KREIS-BREIZH

GURVAN LOZAC'H

# DIKSIONÊR

Dictionnaire du centre-Bretagne

## BREZHONEG · GALLEG

Breton · Français



**BREZHONEG DIGOR**

**Brezhoneg bew ha digor war ar bed**

**LE BLOG**  Des dizaines d'heures de breton à écouter, tout est transcrit, sur :

**https://brezhoneg-digor.blogspot.fr/**

- ↘ **6 300** entrées
- ↘ **1 145** pages, des milliers de **phrases**, d'**expressions** avec leurs références **géographiques**
- ↘ Des repères **historiques**

✗ *Renvois vers les mots* ***dérivés****, mots* ***composés****,* ***synonymes****, et* ***cf.***

**+ 55 pages de lexique Français · Breton**

**Version 0.63.373**





**Mil mersi da :**

Remerciements :

**– Pierre-Marie Guillou deus Plouïe, Doue d'i bardono. Disket na brezhoneg war barlenn e vamm, plij a ree kalz ar brezhoneg daoñ ha neus disket mem-mod d'e vugwale. Kalz anoudegezh na war e langaj ha prest dalc'h-mad da ziskiñ ha d'esplikañ (a)naoñ d'an heñi nïe c'hoant, me meus bet disket ur benbern traou gantoñ dïannañ ha digemeret mad gantoñ ba'n e di be-vech. Kaojeet mamp assames ar mod-se deus toud. Gantoñ zo digoueet kalz komjou ha troiennou deus ar vro ba'n diksionêr-mañ**

– Feu Pierre-Marie Guillou de Plouyé. Il était bretonnant de naissance, il adorait le breton et l'a appris de la même façon à ses enfants. Il avait une grande connaissance de sa langue et était toujours prêt à l'enseigner et à l'expliquer à qui voulait, en tout cas j'ai énormément appris à ses côtés, j'ai toujours bien été accueillis, on parlait comme ça de tout. C'est grâce à lui que beaucoup de mots et tournures du coin se sont retrouvés dans ce dictionnaire

**– Élise ha Janine deus Skrigneg, n'oun ket ped kwech oun bet 'kont ar gaos gate o-diw, 'kontañ traou interessant ha fentus, ha digemeret mad be-vech ! Digate zo deut ur bern komjennou ha troiennou 'zhpenn ba'n diksionêr, mil mersi dê-gn !**

– Élise et Janine de Scrignac, je ne sais pas combien de fois je suis allé discuter avec elles, raconter des trucs intéressants et marrants, et toujours bien accueilli ! C'est d'elles que j'ai obtenu énormément de mots et d'expressions se trouvant dans ce dictionnaire, mille mercis à elles !

**– Christiane Fer 'vid ar benbern añrejistramañchou bet laket lipr war an internet gati, bet oa 'kontañ ar gaos ha 'houll kement a draou interessant ga forzig tud ba'r vro amañ 'hi-mañ. Kalz deus ar pezh zo ba'n diksionêr teu deus ar pezh na laret an dud ba'n añrejistramañchou-mañ**

– Christiane Fer pour la quantité d'enregistrements qu'elle a rendu libres d'accès sur Internet, elle qui est allée parler et poser tant de questions pertinentes à pas mal de bretonnants du coin. Beaucoup de ce qui se trouve dans ce dictionnaire provient de ce que les gens ont dit dans ces enregistrements

**– Tud a ree war-dro Kazetenn ar Menez 'vid ar labour nagn gwraet ba'r blavechou pe'r-ugent, bet añrejistret forzig tud deus ar c'horn-dro gate. Kontadennou, rismodilli, tammou-buhe ha beb-sort traou toud, un dudi**

– Les auteurs de Kazetenn ar Menez pour le travail qu'ils ont accompli dans les années quatre-vingt, ils ont enregistré pas mal de bretonnants du secteur. Des contes, des historiettes, des tranches de vie et toutes sortes de choses, très intéressant

**– Ma mamm, bet disket brezhoneg war barlenn he mamm-gozh ha na ouïe kemed brezhoneg**

– Ma mère qui a appris le breton par sa grand-mère, qui ne savait que le breton

**– Ma zad 'vid e damm chikour (klask ar stummou koshou 'vid serten komjennou ha trañskrivañ)**

– Mon père pour son aide (rechercher les formes les plus anciennes pour certains mots et transcrire)

**– Toud ar vrezhonegerien bet añrejistret : Mamm-gozh, Ta-kozh, François, Irène, Roger, Émile ha Cécile deus Plouïe ; Gilberte, François ha Juliette deus Berrien ; Jean-Marie ha 'Git deus an Uhelgoat ; Joseph deus Speied ; Jean ha Marie-Claire deus Plourac'h ; Agnès ha Guy deus Karnod ; Joe ha Jeanne deus Lokmarïa ; Janine deus Sant-Wazheg ; Marie, Marie-Thérèse, François L., François K., Yves, Émile, Hubert ha Suzanne deus Skrigneg ; Jean deus Laz ; Jean deus Pleiben ; Pierre-Louis deus Landelo ; René hag Arsène deus Kergloff ; Marie-Louise deus Ponvel ; Annick ha 'Tin deus Plonee ; Albert deus Karais ; Guy deus Kleden ; François deus Lannedern ; Yves deus Pluskelleg ; Noël, Roger ha Annick deus Brennilis, Jean hag Odette deus Lokeored ha tud-all deus ar vro bet klêt ba'r radio pe ba añrejistramañchou zo war an internet**

– Tous les bretonnants de naissance enregistrés : Grand-mère, grand-père, François, Irène, Roger, Émile et Cécile de Plouyé ; Gilberte, François et Juliette de Berrien ; Jean-Marie et Marguerite d'Uhelgoat ; Joseph de Spézet ; Jean et

Marie-Claire de Plourac'h ; Agnès et Guy de Carnoët ; Joe et Jeanne de Locmaria-Berrien ; Janine de Saint-Goazec ; Marie, Marie-Thérèse, François L., François K., Yves, Émile, Hubert et Suzanne de Scrignac ; Jean de Laz ; Jean de Pleyben ; Pierre-Louis de Landeleau ; René et Arsène de Kergloff ; Marie-Louise de Plounévezel ; Annick et 'Tin de Plonévez-du-Faou ; Albert de Carhaix ; Guy de Cléden-Poher ; François de Lannédern ; Yves de Plusquellec ; Noël, Roger & Annick de Brennilis, Jean et Odette de Loqueffret et d'autres gens du coin entendus à la radio ou dans des enregistrements sur internet

**– Pierre-Yves Kersulec 'vid ar labour (bet chomet dïembann) neus kasset amïabl din, despunet na ur benbern traou ba Laz, Kolloreg ha Lannedern**

– Pierre-Yves Kersulec pour m'avoir aimablement envoyé son collectage (non publié) sur le breton de Laz, de Collorec et de Lannédern

**– Jean-François Bulot 'vid ar labour neus kasset amïabl din, komjennou, frasennou ha traou war an disklipañ, pezh na despunet ba'r blavechou pe'r-ugent ba Kergrist-Moelou hag an dro dre ene**

– Jean-François Bulot pour le travail qu'il m'a aimablement envoyé, des mots, des phrases et des précisions sur la prononciation, ce qu'il a collecté dans les années quatre-vingt à Kergrist-Moelou et les alentours

**– Jean Lecoulant 'vid ar pezh neus kasset amïabl din, rismodilli ha beb sort traou toud war brezhoneg Kleden-Poher ha pezh a ra bremañ war ar blog (trañskripsionou)**

– Jean Lecoulant pour ce qu'il m'a aimablement envoyé, comptines et toutes sortes de choses sur le breton de Cléden-Poher et ce qu'il fait maintenant sur le blog (transcriptions)

**– Jean-Marie Ploneis 'vid e studi war brezhoneg Berrien, komjennou ha disklipañ**

– Jean-Marie Ploneis pour son étude sur le breton de Berrien, des mots et prononciations

**– Francis Favereau 'vid e studi war brezhoneg Poullaouen, komjennou, frasennou, troiennou ha disklipañ**

– Francis Favereau pour son étude sur le breton de Poullaouen, des mots, des phrases, des expressions et prononciations

**– Makoto Nagushi 'vid e lewr « Skol Vrezhoneg An Uhelgoat », bet trañskrivet istoriou, kanowennou, kontadennou ha rismodilli tre 'vel oa laret ga'n dud**

– Makoto Nagushi pour son recueil « Skol Vrezhoneg An Uhelgoat », il a fidèlement transcrit des histoires, des chansons, des contes et des historiettes, au plus proche de la prononciation

**– Albert Deshayes 'vid e ziksionèr etimolojik, ar stummou koshou**

– Albert Deshayes pour son dictionnaire étymologique, les formes anciennes

**– Per Trepos 'vid e lewr-despun war ar brezhoneg ba'r feurm**

– Per Trepos pour son livre de collecte sur le breton de la ferme

**– Daniel Giraudon 'vid e sakre labour war-dro ar c'hultur, langaj ar loned ha heñi an dud**

– Daniel Giraudon pour son énorme travail concernant la culture, le langage des animaux et celui des Hommes

**– An dud a ra war-dro an *Dictionnaires bretons parlants* hag ar *Banque Sonore des Dialectes Bretons***

– Les auteurs des **Dictionnaires bretons parlants** et de la **Banque Sonore des Dialectes Bretons**

**– Martial Menard 'vid an Devri, ur pezh mell diksionêr war an internet ('vid ar stummou koshou hag ar sañsou zo)**

– Martial Menard pour le Devri, un énorme dictionnaire en ligne (pour les formes anciennes & les différents sens)

**Ha /** Et :

**Jean-Louis Dourmap, Doue d'i bardono, Jean-Yves Plourin ha Jean-Claude Miossec 'vid o jikour, pep-heñi n'e vod daoñ, pé oain krog ga'n diskiñ**

Feu Jean-Louis Dourmap, Jean-Yves Plourin et Jean-Claude Miossec pour leur aide, chacun à leur manière, lorsque je commençais l'apprentissage






**A** [a] : [vx. br. ***a, o***] prép. & pronom de substitution ; De (l'origine, partitif) / & forme d'insistance, en reprise anaphorique du sujet dans une phrase au négatif

✗ *m. comp.* : ***a-*** ; *syn.* : ***da, deus***

**Ha laket 'tre ur litrad hanter ha dow a zour** : Et ajouté entre un litre et demi et deux litres d'eau *(Skrigneg)* ; **Hawrïed sinifi 'è ba Kallag, ar wich é partïet ba'n tu-ell a Gallag, hawrïed so troiñ-douar** : « Hawrïed » signifie également à Callac, une fois parti de l'autre côté de Callac, « hawrïed » c'est labourer la terre *(Ponvel)*

- **(A)ha(n)on / (Aha)non / (A)han(on)-me** [(ə)'hɑ̃w] [nɔ̃n] [nɑ̃w] [(ə)'hɑ̃mə] : De moi ; **N'aproue ket 'ha'on** : Il ne m'approuvait pas *(Poullaouen)* ; **Peus kime chilow 'ha'on** : Tu n'as qu'à m'écouter *(Plouïe)* ; **Damaïg lako 'ha'on barzh e oetur** : Tout à l'heure il me fera monter dans sa voiture *(Berrien)* ; **Kar lesket neus 'ha'on** : Car il m'a laissée *(Kergrist)* ; **C'hwi helvo 'non** : Tu m'appelleras *(Plonee)* ; **Hezh neus bet 'ha'on** : Il m'a eu *(Plonee)* ; **Reou gozh 'h anee 'non (a)boe oan kañfard, oa ket problem e-be(d)** : Les anciens me connaissaient depuis que j'étais gamin, il n'y avait aucun problème *(Kalaner)*
- **(A)han(ou)t / (A)hanouss / (A)han(ou)t-te** [(ə)'hɑ̃.-t] [(ə)'hɑ̃nt] [(ə)'hɑ̃.nuz-s] [(ə)'hɑ̃ntə] : De toi
- **(A)naoñ / (A)nèoñ / (A)nèeñ** [(ə)'nɑ̃w] [(ə)'nɛ̃w] [(ə)'neɛ̃] : De lui ; **Meus joñj gwel 'naoñ ur wech** : J'ai souvenir de l'avoir vu une fois *(Skrigneg)* ; **Hadkarget 'naoñ ha et da wel !** : Remplissez-le de nouveau et allez voir ! *(Poullaouen)* ; **Med heuilh res 'naoñ ba toud ar pezh a ra ?** : Mais tu le suis dans tout ce qu'il fait *(Berrien)* ; **Se(v)el ra-heñw 'naoñ ga mil-boan** : Il la soulève à grand-peine *(Lokmarïa)* ; **Ha p(é) oa aet re gér da glask 'nèoñ** : Et quand ça devint trop cher de le chercher *(Kolloreg)* ; **An heñi oa deut da gerc'had (a)nèoñ** : Celui qui vint le chercher *(Plonee)* ; **Mi eh ey da ramplass 'nèeñ** ['neɛ̃] : Moi je vais le remplacer *(Kalaner)*
- **(A)nèi** [(ə)'nɛj] : D'elle ; **Oh me zo hond da dap 'nèi hat !** : Oh je vais la dérober ma foi ! *(Sant-Wazheg)* ; **Pé oaint kerc'het da gaoud 'nèi** : Lorsqu'ils sont allés la chercher *(Kergrist)* ; **Goulskoude anee 'nèi a-walc'h** : Il la connaissait pourtant assez *(Berrien)* ; **Pugur mamp gwelet 'nèi** : Puisque nous l'avions vu *(Plouïe)*
- **(A)ha(no)mp / (Aha)namp** [(ə)'hɑ̃m-p] [nɔ̃m-p] [nɑ̃m-p] : De nous ; **Deut eint da wel 'ha'mp** : Ils sont venus nous voir *(Poullaouen)*
- **(A)han(o)c'h / (Aha)noc'h / (Aha)nac'h** [(ə)'hɑ̃h] [nɔx-h] [nax-h] : De vous / & dans les zones de vouvoiement exclusif : De vous / De toi ; **Lamp ba'r forn ahe gavo ket 'han'h !** : Saute dans le four il ne te trouvera pas là ! *(Landelo)* ; **Ma mije gouïet lar a oah o tond ma laket 'han'h ba ma goetur (me)mes-tra !** : Si j'avais su que tu venais, je t'aurais pris dans ma voiture quand-même ! *(Berrien)* ; **Pell-zo oah à lar(e)d din dond da wel ahan'h** : Ça fait longtemps que vous m'aviez dit de venir vous voir *(Berrien)* ; **Ar re-mañ 'han'h** : Vous autres *(Kergrist)*
- **(A)nê / (A)nê-gn** [(ə)'nɛ] [nɛjn] : D'eux, d'elles ; **Pegement peus gwerzhet 'nê ?** : Combien les as-tu vendus ? *(An Uhelgoat)* ; **Neugn kreuset 'nê toud** : Ils les ont toutes creusées *(Plouïe)* ; **Stagañ 'nê deus ar mekanikou** : Les atteler aux machines (chevaux) *(Plonee)* ; **Kapap(l) da valeürusiñ 'nê** : Capable de les estropier *(Poullaouen)* ; **Ah ya ! Ar re-yowank anê dïannañ !** : Ah oui ! Les jeunes d'entre eux tout du moins ! *(Skrigneg)* ; **Ha setou è, vis(e) komañset ober 'nê-gn abretac'h** : Et donc aussi, on commençait à les faire plus tôt *(Sant-Wazheg)* ; **Ya, p(a) oa gwraet an ti, ar vugal(e), ar re-goshañ 'nê, dow pe dri oa dimeet, me(d) oaint ket toud !** : Oui, lorsque la maison fut faite, les enfants, les plus vieux d'entre eux, deux ou trois étaient mariés, mais ils ne l'étaient pas tous ! *(Skrigneg)* ; **Ya, gall a ran taped lod nemed ar re-he ra n'ounn ket ped ar bla, un' anê pe dow ray matresse izhpenn kant ba ur bla** : Oui, je peux en attraper certains seulement ils en font je ne sais combien l'an, un ou deux d'entre eux feront peut-être plus de cent en un an *(Plouïe)*
- & forme d'insistance ; **N'eus ket emm douti 'naoñ** : Il n'en veut pas *(Sant-Wazheg)* ; **Yay ket kuit 'nèoñ** : Il ne partira pas *(Plonee)* ; **Hezh na ket divinou 'naoñ tamm e-bed** : Il n'avait aucun ongle *(Plouïe)* ; **Oueo ket 'naoñ…** : Il ne le saura pas… *(Sant-Wazheg)* ; **Me meus ket arc'hant 'ha'on** : Je n'ai pas d'argent *(Landelo)* ; **Med neu'n heñ glee ket (aha)noh kin (a)nèoñ** : Mais alors il ne vous entend plus *(Speied)* ; **Ma breur oa ket un dèn nervus 'naoñ** : Mon frère n'était pas quelqu'un de nerveux *(Plouïe)* ; **Me zebo ket andouilhenn bemde 'non !** : Oh ma foi ! Je ne mangerai pas d'andouille tous les jours ! *(Sant-Wazheg)* ; **Ahe n'oc'h ket bet gwech e-bed 'noh ?** : Tu n'as jamais été là ? *(Laz)* ; **Teuy ket d'ar gêr en-dro 'naoñ 'ha** : Il ne reviendra pas à la maison ma foi *(Plonee)* ; **Klêt meus tammou kaochou 'non** : J'ai entendu pas mal de rumeurs *(Landelo)* ; **(E)moc'h ket boaset da sortïal d'an eur-te 'han'h pé ket echü(et) ho tevezh c'hoazh ahan'h** : Ce n'est pas dans ton habitude de sortir à cette heure-là tu n'as pas encore fini ta journée *(Sant-Hern)* ; **Me reen ket mann (e-)bed (ne)med ren ar c'heseg (aha)naon** : Mais je ne faisais rien d'autre que de conduire les chevaux *(Speied)* ; **Goulskoude oan ket kozh-te 'non d'ar mar(e)-se** : Je n'étais pourtant pas bien vieux à cette époque *(Ponvel)* ; **Sete me(d) ar re-he ouïe a-walc'h lar oaint ket kustum deusoudon 'nê** : Donc, mais ils savaient bien qu'ils n'étaient pas habitués à moi *(Plouïe)* ; **Ar merc'hed oa deut da joñj dê negn ket bet o gont 'nê** : Les filles pensèrent qu'elles n'eurent pas leur compte *(Landelo)* ; **Oh matrehe c'hwi n'ouoh ket an dra-he 'han'h** : Oh peut-être ne le sais-tu pas *(Landelo)* ; **Pe n'ounn ket petra laret ba du-se (aha)naon ?** : Ou je ne sais pas ce que vous dîtes chez vous ? *(Speied)* ; **Ahe welet ket 'nê 'nac'h** : Là vous ne les voyez plus *(Sant-Wazheg)* ; **Oh ! Michañs yey ket ga ur mevel 'nèi !** : Oh ! J'espère qu'elle n'ira pas avec un domestique *(Plonee)* ; **Med c'hwi peus ket kalz (a) dra da lar gante 'noh** : Mais tu n'as pas grand-chose à leur dire *(Speied)* ; **Meus ket bet kont(et) an dra-h(e) doc'h c'hoa(zh) (aha)naon ?** : Je ne vous ai toujours pas raconté ça ? *(Laz)* ; **Med ar Barisianed vent keme(d) fougeal 'nê ! Peus ket bet kompren(et) ba'n dra-nt 'noh ?! Fi 'ha ! Ar re aneoun papred…** : Mais les Parisiens ne font que se vanter ! Tu y as déjà compris quelque chose toi ? Ma foi ! Ceux que je connais en tout cas… *(Speied)*
- **A du pe du** : D'un côté ou de l'autre ; **Ma vïent bet interesset ga'r politik, a du pe du, nïent bet gwraet un dra menneket, med nann !** : S'ils avaient été intéressés par la politique, d'un côté ou de l'autre, ils auraient fait quelque chose, mais non ! *(Poullaouen)*
- **A sort-mañ** : De ce genre-ci ; **Ah bet omp ba'h ar sinema ahe c'hoazh, med a sort-m(añ) ma ket bet gwelet neuhe c'hoazh ! An dra-he zo 'vid tud sod !** : Ah nous sommes allés au cinéma là encore, mais de ce genre-ci je n'avais pas encore vu ! C'est pour les fous ! *(Skrigneg)*

- **Hini pe hini a** : L'un ou l'autre d'entre ; **Red ho dec'h 'ha, ma vaotred, hin(i) pe hi(n)i (a)han(o)h, klask ur vicher-all 'è, kar amañ hin ket gouest da (v)oueta 'han(o)h !** : Il va vous falloir ma foi, mes garçons, l'un ou l'autre d'entre vous, chercher un autre métier aussi, car ici je ne serai plus capable de vous nourrir ! *(Skrigneg)*
- **Kargañ *udb.* a *udb.*** : Remplir *qqchose* de *qqchose* ; **Hañw na karget toud dent ar vres a gig !** : Il avait rempli toutes les dents (de la herse) de viande ! *(An Uhelgoat)*
- **Klêo a + *n.pl.*** : Entre parler de ; **C'hwi peus bet klêt a draou mo(d)-se ?** : Vous avez entendu parler de trucs comme ça ? *(Kareis)*
- **N'eus ket (kin) anaoñ** : Il n'existe pas (plus) ; **Gwerzhañ traou ar mod-se ha n'eus ket kén 'nê** : Vendre des choses comme ça qui n'existent plus *(Sant-Wazheg)*
- **Un' bennaket a (/ahanomp, ahanoh, anê)** : L'un (-e) d'entre (/nous, vous, eux/elles) ; **Oh ! Ahe zo un essem, n'an ket kin ! Oh ! E(rr)i é an Ankou da gerc'h(ed) un' bennaket 'ha'mp !** : Oh ! Là y a un fantôme, je ne vais plus ! Oh ! L'Ankou est arrivé pour chercher l'un d'entre nous ! *(Skrigneg)*

**Â** [ɑ:] : [vx. br. ***ap*** ; ***aff*** 1499] n.m. ; Câlin (pour les petits enfants) / **ÂIG** [ɑ:ig-k] : n.m. ; Petit câlin (plus chaleureux)

**Ro un â daoñ** : Fais-lui un câlin *(Plouïe)* ; **Ro un âig daoñ 'ta** : Fais-lui donc un petit câlin *(Plouïe)* ; **Deut d'o(be)r ur bouchig, un âig !** : Viens faire un bisou, un petit câlin ! *(Laz)* ; **Ro â din 'ta bihen ! / Gwrè â din 'ta bihen !** : Fais-moi donc un câlin mon petit ! *(Skrigneg)*

**ABADENN** [a'bɑ:dən] : [***abaden*** 1889] n.f. (pl. **-ou** [aba'dɛnu]) ; Certain temps / Séance

✗ *cf.* : ***krogad, momed, reusiad, treusiad***

**'Benn un abadenn war-lerc'h noa gwraet imachou gad 'n Intron Varïa-Porzhou en un tu hag ar pater deus an tu-all, brezhoneg ha galleg** : Après un certain temps, il fit des images de Notre-Dame des Portes d'une face et la prière de l'autre face, breton et français *(Pleiben)* ; **Ar re ouïe kanañ gane hag an dud zañse, vïe gwraet un tamm fèt mo(d)-se ha viser ket pa'n nos 'vel-just, med vïe gwraet un abad'nn 'vid kaoud un tamm plujadur, ar blujadur oa ar mo(d)-s(e) !** : Ceux qui savaient chanter chantaient et les gens dansaient, on faisait une petite fête comme ça, pas toute la nuit bien sûr, mais on faisait une séance pour avoir un peu d'animation, c'était ainsi ! *(Lannedern)*

- **Echou an abadenn** : La séance est levée ; **Echu ar gaos – Ya, echu an abadenn** : La conversation est finie – Oui, la séance est levée ! *(Skrigneg)*
- **Un abadenn so** : Fut un temps ; **Me meus bet despun(et) kassetou (u)n abadenn so 'è** : J'ai aussi collecté des cassettes fut un temps *(Laz)*

**ABAF / AMBAF / AMBARF** ['ɑ:bəf] ['ɑ̃mba(r)f] : [***abaff*** 1499] ad. ; Abasourdi (-e) / Lent (-e)

✗ *syn.* : ***difonn, doustadig, gouèr*** ; & *cf.* : ***chech-e-rèr, rus-botes, sklêvard…***

- Abasourdi (-e) ; **Ambarf, chom(et) é sabaturet** : Abasourdi, il est resté stupéfait *(Laz)*
- Lent (-e) ; **Un dèn ambaf** : Une personne lente *(Pleiben)*

**ABAFIÑ / AMBAFIÑ** [a'bafi] [ɑ̃m'bafə] : [***abaffi*** 1659] vb. ; Abasourdir

✗ *syn.* : ***boemiñ***

**Me oa chomet abafet** : J'en étais abasourdi *(Poullaouen)*

**ABANDONIÑ** [abɑ̃n'dɔ̃:ni] : [***abandonaff*** 1519] vb. ; Abandonner / Déserter (endroit)

✗ *syn.* : ***dilesiñ***

◆ Abandonner ; **Hemañ-all dilass ar sac'h ha abandoniñ e garr-moc'h** : Et l'autre qui délace le sac et abandonne sa charrette à cochons *(Plonee)* ; **Me meus bet gwraet 'e, me(d) am(añ) é abandonet** : Moi aussi j'ai fait, mais c'est abandonné *(Lannedern)* ; **Ar re neus abandonet ar brezhoneg, ar re gèv dê la 'n dra-h(e) zo kuit** : Ceux qui ont abandonné le breton, ceux qui pensent que c'est sans intérêt *(Laz)* ; **Eh beñ brem(añ) (e)maint toud abandonet, toud ar prajeier so deuet koat, ba toud ar prajeier amañ gi-m(añ) !** : Eh ben maintenant elles sont toutes abandonnées (les terres), du bois a poussé dans les prés ici ! *(Sant-Wazheg)* ; **Ha nin oa o chom ba'r *mansarde*, peus kim(ed) joñj(al), oa kim(ed) un tamm *lucarne* abandon(et) ha bihan !** : Et nous habitions dans la mansarde, t'imagines, il n'y avait qu'une petite lucarne abandonnée ! *(Ar C'hastell-Ne)*

◆ Déserter (endroit) ; **Ur c'horn-bro abandonet kichenn Koat-Frew** : Une région désertée à côté du Bois du Fréau *(Poullaouen)*

**ABARDAHE / ABARD'HÊ / ABARDA'I / PARDA'I** [abar'de.(j)] [abər'da.e] [ab'da.j] [aar'de:] [aber'de:] [par'da.j] : [***abretdahez*** 1464 ; ***abardahé*** 1659, ***abardé*** 1850] n.f. ; Début de soirée / Fin d'après-midi (entre 17 h. & 20 h.)

**Pé teu an abard'he** : Quand la soirée débute *(Plouïe)* ; **Kroget oa deus an abard'he d'an nos** : Ça avait commencé en début de soirée jusqu'à la nuit *(Plouïe)* ; **Med erro oa abard'he-mat deja** : Mais la soirée était déjà bien entamée *(Berrien)* ; **(A-)benn an abard'hê echüi abretoc'h ha me ràey ugent liur doc'h** : En fin d'après-midi tu finiras plus tôt et je te donnerai vingt francs *(Sant-Hern)* ; **Un abard'hê oa krog an tan ba'r bern plous** : Une fin d'après-midi le feu prit dans le tas de paille *(Plouïe)* ; **An abard'hei 'raog ar c'huzh-heol** : Le soir avant le coucher du soleil *(Pleiben)* ; **Me zebon ket ma hañi bremañ, me 'h a da ho(r)tos 'benn 'n abard'hê** : Je ne mange pas le mien maintenant, je vais attendre la fin d'après-midi *(Karnod)* ; **Ha beb abard'hê, pa vent à kanañ ahe his-se hag a ga(v)on an dra-he un dra (a)bominab(l) klêd ar re-he !** : Et chaque fin d'après-midi, lorsqu'ils chantent là comme ça, je trouve ça formidable de les entendre ! *(Skrigneg)*

- **An abard'hê-mañ** : Ce soir ; **'Hond da verc'heta 'n abard'hê-mañ 'darre** : Il va encore draguer ce soir *(Poullaouen)*
- **D'an abard'hê** : En début de soirée ; **D'an abard'hai vin ket ba'r gêr** : En fin d'après-midi je ne serai pas chez moi *(Landelo)* ; **Pa vis(e) klêt an Añjelus 'son(añ), michañs d'an ab(ar)dai, distag(et) al lutined, poent é d'ar vugale 'n-im zespun !** : Lorsque l'on entendait l'angélus sonner, sans doute l'après-midi, les lutins sont détachés, il est temps que les enfants rentrent ! *(Lannedern)*
- **Dec'h d'abard'hê** : Hier en début de soirée *(Poullaouen)*
- **Deus an abard'hê** : De l'après-midi / Du soir ; **Nav eur deuh an abard'hê é** : Il est neuf heures du soir *(Skrigneg)* ; **Pass dond a-raog pedi'r deus an a'ard'he !** : Ne viens pas avant quatre heures de l'après-midi ! *(Laz)* ; **Nin vïe 'tiwoull ar saout d(eu)s an abard'hai** : Nous gardions les vaches en fin d'après-midi *(Plonee)* ; **A-bred deus ar mintin ha divêd deus an abard'hê sur !** : Sûrement tôt le matin et tard le soir ! *(Skrigneg)* ; **Gwar(e)g-ar-glaw deus an aba(r)dahez aret an dour** : Arc-en-ciel du soir arrête l'eau *(Kleden)*
- **Di- + *de* + d'abard'hê** : *Jour* dernier au soir ; **Dirgwener d'abard'hê** : Vendredi dernier au soir *(Poullaouen)*
- **Mintin hag abard'hê** : Matin et soir ; **N'ogn ket gouest da hor(o) ar saout ba o devezh, mitin hag abard'hê** : Ils ne seront pas capables de traire les vaches dans leur journée, matin et soir *(Poullaouen)*

**ABARD'HÊ-NOÑS / ABARDA'I-NOÑS** [abə(r)dɛ'nõ:z] [abdaj'nõ:z] : [***abarde noz*** 1902] n.m. ; Soir

- **D'an abard'hê-noñs / Deus an abard'hê-noñs** : Le soir (après 19h) ; **Ha goud(e) deus an abard'hê-noñs neuhe oa deut ma ni bihen da gerc'hed 'nê neuhe** : Et après alors le soir, mon petit neveu était alors venu les chercher *(Skrigneg)* ; **'Benn ma ka(ve)t un taol-gwen(an) ha oan aet doc'h an aba'd'he-noñs ga mé dad dé zespun 'naoñ** : Avant que je n'ai trouvé un essaim d'abeilles j'étais le soir avec mon père à les ramasser *(Kleden)* ; **'Vid lak anèi da grog ha da sec'hiñ vije lakeet d'an abard'hai-noñs mod-se, an devezh a-raog vije laket tal-kichenn war an oaled** : Pour la faire prendre et sécher le soir comme ça, le jour avant on mettait à côté sur l'âtre *(Pleiben)*
- **Gwareg-ar-glô-beus d'an abard'hê-noñs, glô bras, gurun ha luc'hed d'an tor-noñs** : Arc-en-ciel après une pluie diluvienne tard dans la soirée, grosse pluie, tonnerre et éclairs le lendemain *(An Uhelgoat)*

**ABARD'HÊVEZH** [abar'dɛ:vəz-s] : [***abardaevez*** 1931] n.m. & n.f. (pl. **abard'hêvejou** [abardɛ've:ʒu]) ; (durée d'une) Soirée

**Un abard'hêvezh oa 'tond (e)tram(eg) ar gêr** : Il vint un soir jusqu'à la maison *(Poullaouen)*

**A-BARZH** [(ə')barz-s] ['barx-h] : [***abarz*** 1499] prép. ; Avant (que)

✗ *syn.* : ***a-benn, ahann, a-raog, kent***

**'Barzh komañs goust dê** : Ça leur coûte avant de commencer *(Poullaouen)* ; **Marw é-heñw, med 'barzh oa-ñw gan(e)t oa-ñw marw** : Il est mort, mais il était mort-né *(Kleden)* ; **'Barzh vo deut an noñs mo bet amzer dé droc'h un'-ell c'hoazh** : Avant que la nuit ne soit venue j'aurais encore eu le temps d'en couper un autre *(Kleden)* ; **Sert(e)namant 'barzh oa bet televisionou ha-traou, memes war-lerc'h oa deuet televisionou** : Certainement, avant qu'il y ait des télévisions et autres, même après que n'apparurent des télévisions *(Kleden)* ; **Ha ma (e)ma kont ar mod-se ba Berrien ! Klask mein (e)maoc'h ?! Eh beñ mein po !! Kar 'barzh vo diveinet Berrien ganoc'h...** : Eh ben si c'est comme ça à Berrien ! Vous cherchez des pierres ?! Eh ben des pierres vous aurez !! Car avant que vous puissiez épierrer Berrien... *(Landelo)* ; **'Barzh po ur lon prop ba'n Nanc, traou gouest da cherr kirri ha beñ sur basseo kalz dour ba'r stêr-Ellez !!** : Avant que vous ayez un animal convenable au Nanc, des animaux capables de charroyer eh ben il passera sûrement beaucoup d'eau dans l'Ellez *(Landelo)* ; **Eh beñ yeo ! 'Barzh po gallet kompren pezh (e)moc'h klass kompren, (a-)benn neu'n vin d'ar vered !** : Eh ben si ! Avant que tu n'aies pu comprendre ce que tu cherches à comprendre, pour alors je serai au cimetière *(Kleden)* ; **Tost da zeg lew voa d'o(be)r war-droad c'hoazh 'barzh mond da dap an treñ** : Il y avait encore près de dix lieues à faire à pied avant d'aller prendre le train *(Pleiben)* ; **An dra-he ree mé sad 'barzh komañs ga'n dorzh-var(a), vïe gwraet ar groas war he gorr(e)** : Mon père faisait ça avant de commencer la miche de pain, on faisait (le signe de) croix dessus *(Sant-Wazheg)* ; **Ar c'hoat mad oa aet gantoñ toud diwar ar ferm 'barzh na gwerzhet (a)nèi, amañ voa gwe war ar ferm hardïoc'h** : Il avait pris tout le bon bois de la ferme avant de la vendre, il y avait ici plus d'arbres sur la ferme *(Speied)* ; **Wechou vise kass(e)t ma fê en añves d'ar gêr 'bar'h vïent gouneet ganin ! (E)vi(d) chikour ar re-all ba'r gêr !** : Parfois ma paye était envoyée à la maison en avance, avant que je ne la gagne ! Pour aider les autres à la maison ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **D'o(be)r ur c'harr ar mo(d)-s(e) lakè a-peu-prè teir su'n 'barzh vis(e) lak(et) ar marc'h ba ar limon, deus ar c'harr ne(ve)** : Pour faire une charrette comme ça, il mettait à-peu-près trois semaines avant qu'on mit le cheval dans le limon, de la nouvelle charrette *(Kleden)* ; **Me(d) ar bla(v)ezh kent(añ) oa mod-kozh (me)mest-tra, pugur 'barzh oa ràet arc'hant doc'h, me ma renket o(be)r tri bla !** : Mais la première année, c'était quand-même à l'ancienne, puisque avant qu'on vous donne de l'argent, moi j'avais dû faire trois ans ! *(Speied)*

**ABATI / ABATU** [a'bati] [a'baty] : [***abaty*** 1499] n.m. ; Abbaye

- **War-greis an abati** : Sur le passage / En plein milieu ; **Med metramant un' ha' zo ahe war-greis an abati ha' lar mann e-bed, (e)ma ene 'ho(r)tos** : Mais sinon une personne qui est là sur le passage et qui ne dit rien, il est là en attente *(Skrigneg)* ; **Ha komañset 'ha da ganañ war-greis an abatu ene ha het' ha ni a responte dèi ha ni z(o) komañset da zañsal !** : Et elle commença là à chanter en plein milieu et donc nous lui répondions et nous commençâmes à danser ! *(Skrigneg)*

**ABATOUAR** [aba'tuwᵊr] [abatwar] : [***abatouer*** 1992] n.m. (pl. **-iou** [aba'twarju]) ; Abattoir

**'Labourad oan-m(e) ba'n abatouar** : Je travaillais à l'abattoir *(Kleden)* ; **(A-)benn-neuhe oa ket abatouariou ha traou (e)vel zo bremañ !** : Pour-lors il n'y avait pas d'abattoir et tout comme il y a maintenant *(Sant-Wazheg)*

➢ **Abatouar-yir** : Abattoir de volailles ; **Ha heñ zo bet 'labour(a)d ba'n abatouar-yir justamant ! Ar re-h(e) vé lakeet ga ur chad(e)nn, c'hwi reeh kime(d) stag(añ) ar re-s(e), ar re-h(e) bassee ba un tamm ribil, gou(de)-se o goûg jomeè war-lerc'h** : Et il a justement été travaillé en abattoir de volailles ! On les met avec une chaîne, vous ne faites que les attacher, elles passaient dans un boyau, ensuite leur cou restait derrière *(Laz)*

**ABAVANT / APAVANT** [a'bɑːvɑ̃n] [a'pɑːvɑ̃n] : [***abavand*** 1732] n.m. (pl. **a(b/)pavañchou** [a(b/p)a'vɑ̃ʃu]) ; Persienne

**Du-mañ zo laket abavañchou 'e** : Chez moi on met aussi des persiennes *(Poullaouen)* ; **Set(u) (a-)benn ar fin memes-tra oa komañset ar sklêrijenn da zond dre an apavañchou** : Donc pour finir quand-même la luminosité commençait à venir par les persiennes *(An Uhelgoat)*

**A-BEB-EIL** [be'bɛjl] : ad. ; À tour de rôle

**Labourad 'beb-eil** : Travailler à tour de rôle *(Poullaouen)*

**ABEG** ['ɑːbeg-k] : [***abec*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [a'beːgu]) ; Raison / Motif

✗ *syn.* : ***rêson***

**Hezh so un abeg fall** : C'est une mauvaise raison *(Poullaouen)*

➢ **Neb abeg** [ne'bɑːbəg-k] : Sans raison ; **N'é ket neb abeg ma tàont ket ken stank ba'r vro** : S'ils ne viennent plus aussi nombreux dans la région ce n'est pas sans raison *(Poullaouen)*

**A-BE-GEID-SO** [abegɛj(t)'so] : ad. ; Depuis x temps

✗ *cf.* : ***keid, pe-geid***

**Komañs(e)t un' d'o(be)r ma'hat a-be-geid-so ha oa bet kontinüet mo(d)-se ken é deut ar lêsenn d'ampech an dra-he, n'onn ket blam be-rag** : Probablement quelqu'un qui a commencé il y a x temps et on a continué ainsi jusqu'à ce que la loi vienne empêcher ça, je ne sais pas pour quelle raison *(Skrigneg)*

**A-BE-LEC'H** [ab(e)'lɛx-h] : [***a bé léac'h*** 1850 ; ***a be-lec'h*** 1927] ad. ; D'où

✗ *cf.* : ***pe-lec'h***

➢ **(Dac'h / Doc'h) a-be-lec'h** : D'où ; **Na dac'h a-be-lec'h teuen, na da be-lec'h oan o hond** : Ni d'où je venais, ni où j'allais *(Ar Fouillez)* ; **Beb-sort mod, an dra-s(e) zo deuet deus, piw oar doc'h a-b(e)-lec'h !** : De toute sorte de manière, c'est venu de qui sait d'où ! *(Kleden)* ; **Oh, doc'h a-b'-lec'h tà an a(v)el hiro ? (E)moump 'hond ba'r glaw (a)darre !** : Oh, d'où vient le vent aujourd'hui ? On va vers la pluie de nouveau ! *(Kleden)*

**A-BELL** [(a)'bɛl] : [***apell*** 1499 ; ***a bell*** 1659] ad. ; De loin

✗ *cf.* : ***pell***

**Tud a-bell 'bell** : Des gens de fort loin *(Poullaouen)*

➢ **Deus a-bell / D'a-bell** ; De loin ; **Santañ ret 'nèoñ d'a-bell ? Daw din skarzh(añ) 'nèoñ !** : Vous le sentez de loin ? Il faut que je le vide ! *(Laz)* ; **Med ga'r gouraj, ga chikour deus tud deus a-bell oamp deut (a-)benn deus an tan** : Mais par le courage, et avec l'aide des gens de loin nous étions venus à bout du feu *(Plouïe)* ; **Kalz a dud teu da joukour (a)ha(n)on ! Kalz re-yowank deuh a-bell, pass deuh a-dost med deuh a-bell…** : Beaucoup de gens viennent m'aider ! Beaucoup de jeunes de loin, pas de près, mais de loin… *(Plourac'h)*

➢ **Pa vé kaojeet deuh ar blei / Vé gwelet e lost a-bell pe a-dost** : Quand on parle du loup / On en voit la queue de loin ou de près *(Plouïe)*

**A-BELL-ZO** [bɛl'zoː] : [***a pell so*** 1500 ; ***a bell-zo*** 1847] ad. ; Il y a longtemps

✗ *syn.* : ***pell-zo***

**'Bell-zo é disparisset** : Elle a disparu il y a longtemps *(Poullaouen)*

**A-BENN / A-BÉN** [bɛ̀n] [bẹn] : [***a ben*** 1659] conj. & prép. & ad. ; Avant (de / que) / De face / Dès (que) / D'ici à / Pour / Quand

✗ *syn.* : ***a-barzh, ablam da, ahann, a-raog, kent, duzhtu (+ vb.), evid, pa***

◆ Avant (de / que) ; **'Benn errued ba'r gêr** : Avant d'arriver à la maison *(Plouïe)* ; **Erro an nos dija 'benn oa en-om ga(v)et gad un'…** : Il faisait déjà nuit avant qu'il ne rencontre un… *(Berrien)* ; **Vïe daw din o(be)r ma labour 'benn mond** : Il fallait que je fasse mon travail avant d'aller *(Plouïe)* ; **An anduilh, 'benn vé mad, a renke be mogedet mad** : Les andouilles, avant qu'elles ne soient bonnes, devaient être bien fumées *(Kolloreg)* ; **Ouïe ket o(be)r petra oa 'benn be 'h o(be)r (a)nèoñ** : Il ne savait ce qu'il faisait avant d'être en train de le faire *(Motre)* ; **Petram c'hoazh (e)vid lared doc'h, 'benn ur bla c'hoa(zh) aet d'ur ferm-all** : Ou-bien encore pour vous dire, avant un an il était parti sur une autre ferme *(Speied)* ; **Beñ sur a-walc'h oa-hañw uvel mat benn mond dreist ar gwe kement-se** : Ben il devait sûrement être très haut avant d'aller tant que ça par-dessus les arbres *(Landelo)* ;

◆ De face ; **A(v)el 'benn** : Vent de face *(Poullaouen)*

◆ Dès (que) ; **'Benn nïe echou ga'n orz chete (a)nèi** : Dès qu'il avait terminé d'utiliser la masse, il la jetait *(Landelo)*

◆ D'ici à ; **Hag e-se 'benn lar traou mod-se** : Et donc d'ici à dire des choses pareilles *(Landelo)* ; **Hag e-se 'benn un dow vis goude-se** : Et donc à peu près d'ici à deux mois après ça *(Sant-Hern)* ; **'Benn a vïe deut an nos oa**

**gwraet *sandwich* gate, 'benn un de(v)ezh war-lerc'h vïe ket tamm (e-)bed** : D'ici que la nuit arrivait on en faisait des sandwichs, pour le lendemain il n'y avait (plus) rien du tout *(Ar C'hastell-Ne)*

◆ Quand ; **Me(d) 'benn oan 'labour(a)d ga'r c'herseg oan yowank !** : Mais j'étais jeune quand je travaillais avec les chevaux ! *(Speied)* ; **'Benn teue an nev-amzer, benn teue deliou ba'r gwe en-dro** : Quand venait le printemps, quand les arbres retrouvaient leurs feuilles *(Landelo)* ; **'Benn oa deut ar mintin oaint dihanet** : Ils stoppèrent quand ce fut le matin *(Plouïe)* ; **Ha gwel refeh 'benn (v)o walc'h a arc'hant ba'n ti** : Et vous verrez quand il y aura assez d'argent dans la maison *(Sant-Herbod)* ; **'Bénn teuy naon domp, nom yehe d'ar gusun** : Quand nous aurons faim, nous irons à la cuisine *(Laz)* ; **Ni oa e(rr)o krennarded deja 'benn mamp disket ar galleg** : Nous étions déjà adolescents quand nous apprîmes le français *(Skrigneg)*

◆ Pour ; **Deut oaint 'benn kaoud (a)nèoñ** : Ils sont venus pour le trouver *(Kolloreg)* ; **Daw vo dit mond da glask ur yar 'zo skloket dre ahe 'benn lak anèi da ve mamm dê !** : Il faudra que tu ailles chercher une poule qui a envie de couver par là pour la faire être leur mère ! *(Landelo)*

- **A-benn-noñs** [bɛ̀n 'nɔ̃:z-s] **/ (A-)bénn (an) nos** [ben 'no:s] : D'ici ce soir / Pour ce soir / Ce soir / Avant la nuit ; **'Benn-noñs meus kemed pemp pe c'hwec'h noñs da gousked ba'n ti amañ kin ! 'Hond d'ar bresel on** : Ce soir je n'ai plus que cinq ou six nuits à dormir à la maison ! Je vais à la guerre *(Karnod)* ; **Ba-kreis ar goañw, ahe vïe daw 'h aretal 'benn nos, viche ket elektrissite** : En plein hiver, là il fallait arrêter avant la nuit, il n'y avait pas d'électricité *(Kergloff)* ; **'Bénn (a)n nos, lod oar lar fenoñs, lod lar 'bénn (im)berr, ar re-gozh ouïe lar 'bénn (im)berr, me meus ket bet lared 'bénn (im)berr, klêt meus bet ar re-gozh lar an dra-he** : Ce soir, certains ont l'habitude de dire « fenoñs », certains disent « 'bénn (im)berr », les anciens connaissaient « 'benn (im)berr », mais moi je n'ai pas utilisé « 'bénn (im)berr », j'ai entendu les anciens dire ça *(Laz)*
- **A-benn (an) + *de*** : Le *jour* qui vient ; **'Benn (ar) merc'her** : Mercredi (qui vient) *(Poullaouen)*
- **A-benn an de war-lerc'h** : Dès le lendemain *(Kergrist)*
- **A-benn arc'hoazh** : Dès demain ; **Benn arc'hoazh eh in otro-person** : J'irai dès demain monsieur le recteur *(Lokmarïa)*
- **A-benn ar fin** : [***'benn ar fin*** 1903] Finalement ; **A-benn ar fin oa deut da lared demp la oa echu** : On est finalement venu nous dire que c'était terminé *(Plouïe)* ; **Go(ude)-se é-heñw aet uvel walc'h, 'benn ar fin oa-ñw aet d'an uhellañ pet(r)a ! Me(d) pell é bet 'benn é aet da-beteg ahe gis-se heñ !** : Ensuite il alla assez haut, il était finalement allé au plus haut quoi ! Mais ça a été long avant qu'il n'aille jusque-là hein ! *(Ar C'hastell-Ne)*
- **A-benn ar wech-all** : La prochaine fois ; **Oh bah ! Lesk(e)t an dra-he ! 'Benn wich-all n'o ket nessesser demp dond ahe his-se** : Oh pff ! Laissez ça ! La prochaine fois nous n'aurons qu'à ne pas venir là *(Skrigneg)* ; **'Benn ar wich-all selli deus da hent ! Heb dit saludiñ an dud toud !** : La prochaine fois tu regarderas ton chemin ! Sans que tu sois à saluer tout le monde ! *(Skrigneg)* ; **Po keme(d) lak(ad) ur bann'h muoc'h mik barzh 'benn ar wech-all ha c'hwi welo 'n otrou-Doue !** : Vous n'aurez qu'à y mettre un peu plus de fine la prochaine fois et vous verrez Dieu ! *(Poullaouen)*
- **A-benn ar wech kentañ** : La prochaine fois ; **'Benn ar wech kentañ teuï amañ skrivefomp ur lizher dèi** : La prochaine fois que tu viendras ici nous lui écrirons une lettre *(Plouïe)*
- **A-benn bla** : Dans un an ; **Ar ferm da houzh vo da fermiñ 'benn bla** : Sa ferme à elle sera à louer dans un an *(Sant-Wazheg)*
- **A-benn da + *vb.*** : Pour / Afin de ; **Un tamm kouverturenn laket war an daol 'benn da fèriñ** : Une sorte de couverture disposée sur la table pour repasser *(Plouïe)* ; **'Benn-neu'n an dud oa powr d'an amzeriou, oa daw dê kaoud tud ar mod-se 'benn da reiñ labour dê !** : Pour-lors à ces époques les gens étaient pauvres, il leur fallait trouver des gens comme ça afin de leur donner du travail *(Speied)*
- **A-benn de-mañ-de** [bɛn'deməˈde:] : Tel ou tel jour ; **'Benn de-mañ-de zo ur werzh** : Il y a une vente tel ou tel jour *(Sant-Wazheg)*
- **A-benn dissul-all** : Dimanche dernier ; **'Benn dissul-all oan 'tond deus an Auvergne** : Dimanche dernier je revenais d'Auvergne *(Skrigneg)*
- **A-benn fin an dro** : En fin de compte ; **Ah, med koueet oa war an douar, ya, 'benn fin an dro !** : Ah, mais il était tombé au sol, oui, en fin de compte ! *(Skrigneg)*
- **A-benn im-berr** [bɛn'bɛ:r] **/ A-bénn im-berr** [ben'bɛ:r] : Ce soir ; **Dond en-dro 'benn 'berr da hanter-nos just** : Revenir ce soir à minuit pile *(Landelo)*
- **A-bénn pevare** : Quand est-ce que ; **'Bénn pevar' zigasso-hègn an taolio ?** : Quand est-ce qu'ils amèneront les tables ? *(Laz)*
- **A-benn *up.* amañ** : Dans *une durée* ; **'Benn un eur amañ (v)o seizh eur hanter deuh ar mintin ha red (v)o demp mond !** : Dans une heure, il sera sept heures et demie du matin et il faudra y aller ! *(Skrigneg)*
- **Be a-benn da** : Réussir à ; **Med memes-tra mamp bet ur spontadenn pegur soñje demp vijemp ket a-benn da lao an tan** : Mais nous avons quand-même eu une frayeur puisque nous pensions que nous n'aurions pas réussi à éteindre le feu *(Plouïe)*
- **Dond a-benn** : Y arriver / Réussir ; **Med mod-all (e)vid (e)n-om zivertissañ teuomp a-benn memes-tra** : Mais autrement nous arrivons quand-même à nous divertir *(Skrigneg)*
- **Dond a-benn da + *vb*** : Arriver à + *vb* ; **Teuin ket 'benn d'ober an dra-he ba'r mare** : Je n'arriverai pas faire ça dans les temps *(Plouïe)* ; **Tà ket 'benn dé jech e anal gantoñ kin, da respirañ...** : Il n'arrive plus à reprendre son souffle, à respirer... *(Kleden)*
- **Dond a-benn deus** : Venir à bout de ; **Me teu 'benn deuhoute toud** : Je viens à bout de tous ceux-là *(Berrien)* ; **Oa ket gouest d'ond 'benn deuhoutoñ** : Il n'arrivait pas à venir à bout de lui *(Plonee)* ; **Med ga'r gouraj, ga chikour deus tud deus a-bell oamp deut 'benn deus an tan** : Mais par le courage, et avec l'aide des gens de loin nous étions venus à bout du feu *(Plouïe)* ; **Debet vent, eint aet gad ar melved ! Ar melved a teu 'benn deusoute** : Elles sont mangées, prises par les limaces ! Les limaces en viennent à bout *(Skrigneg)*

**A-BENN-BREMAÑ** [bɛn'brɛm(ə)] : [***a-benn bremañ*** 1941] ad. ; À présent

✗ *syn.* : ***bremañ*** ; & *cf.* : ***a-raog***

**Oy ! Mé vïe aet skuizh 'benn-bremañ !** : Oh ! Moi j'en aurais marre à présent ! *(Plonee)* ; **Pass mond, pigur matre'n ahe zo béc'h 'benn-bremañ c'hoazh !** : N'allez pas puisque peut-être y a-t-il là encore du conflit à présent *(Kleden)*

**A-BENN-NEUSE / A-BENN-NEUHE / A-BENN-NEU'N** [bɛ'nø:ze] [bɛ'nœ.hœ] [bɛ'nœn] : [***a-benn neuze*** 1876] ad. ; Pour alors / Pour-lors

**'Benn-neuhe vin prest** : Pour alors je serai prête *(Landelo)* ; **Hag 'benn-neuhe 'h eent d'Uhelgoat** : Et pour-lors ils allaient à Huelgoat *(Berrien)* ; **Sete 'benn-neuhe oa deut nos dija** : Voilà pour lors la nuit était déjà tombée *(An Uhelgoat)* ; **'Benn-neu'n peus lak(et) an ar ba'n tu-ell** : Pour-lors tu as mis la charrue dans le sens contraire *(Kleden)* ; **Pugur oan e(rr)i ba'r c'hlass bras 'benn-neu'n** : Puisque j'étais pour-lors arrivée dans la grande classe *(Kallag)* ; **'Benn-neuhe oa 'hond da sklapal 'nê** : Pour-lors il était en train de les jeter *(Skrigneg)* ; **'Benn-neuhe hïe bet amzer da zivadoriñ !** : Pour-lors tu avais eu le temps d'émerger *(Skrigneg)* ; **Pé welefeh ru an oab' tond, 'benn-neuhe vênt-hè o tost** : Lorsque tu verras le ciel se teindre en rouge, c'est que pour-lors ils se rapprocheront *(Plonee)* ; **Med 'benn-neuhe oa lahet an tan domp ga'r machin** : Mais pour-lors on nous éteignit le feu grâce au machin *(Speied)* ; **Hag a ba ar bla pemp ha tri-ugent, me oa demeet 'benn-neu'n** : Et en soixante-cinq, j'étais pour-lors fiancé *(Lokarn)* ; **'Benn-neuhe oa kalz moni memes-tra hag a oa ar skoed hag an traou ar mod-sen, ya** : Pour-lors il y avait quand-même beaucoup de monnaies et il y avait l'écu, et les trucs du genre, oui *(Sant-Wazheg)* ; **Ha keit-ha (e)ma fresk ya-hegn barzh, 'benn vé deut kozh, 'benn-neuhe ya-hègn ket barzh kin !** : Et tant que c'est frais, elles vont à l'intérieur, quand c'est devenu vieux, pour-lors elles ne vont plus dedans ! *(Laz)* ; **An amzer zo lor, 'benn-neuhe ma vé pounner an amzer, ma vé harne vé pounner, an dud teu da ve lor** : Le temps est lourd, pour-lors si le temps est lourd, il l'est s'il y a de l'orage, les gens deviennent apathiques *(Pleiben)* ; **Pé joñjes un tamm lar 'benn evo deg barrikennad-chistr, 'benn-neu'n vïe red da tud passeal ba'n ti petram d'an o(zha)c'h e vis(e) red daoñ evañ mat 'benn-neu'n memes-tra heñ !** : Quand t'y réfléchis un peu, avant de boire dix barriques de cidre, pour-lors il fallait que des gens passent à la maison ou-bien que le chef de famille boive pas mal quand-même hein ! *(Poullaouen)*

**A-BEURZH** ['bœrz-s] ['børz-s] : [***abers*** 1659] prép. ; De la part de / & Du côté de (famille)

✗ *syn.* : ***deus tu*** ; & *cf.* : ***peurzh***

◆ De la part de ; **Deus 'beurzh piw ?** : De la part de qui ? *(Poullaouen)*

◆ Du côté de (famille) ; **'Beurzh ma zad** : Du côté paternel *(Poullaouen)* ; **Kendirvi 'beurzh Doue** [bœrs'tuwə] : (anc.) Des cousins de 1° génération (du côté de Dieu) *(Poullaouen)*

➢ **A-beurzh amañ** : D'ici (rumeur...) ; **Na lares ket é 'beurzh amañ !** : Ne dites pas que ça vient d'ici ! *(Poullaouen)*

**A-BEZH** [(ə)'be:z-s] : [***a-bez*** 1927] ad. ; D'une pièce / (en) Entier (-re)

✗ *syn.* : ***en e bezh*** ; & *cf.* : ***pezh***

◆ D'une pièce ; **Ar loked vise toud 'bezh** : Le loquet était tout d'une pièce *(Poullaouen)*

◆ Entier / En entier ; **Pad hon buhe a-bezh** : Pendant notre vie entière *(Poullaouen)* ; **Ha oa familhou 'bezh ha' vije klañw** : Et des familles entières étaient malades *(Skrigneg)*

**ABID** ['ɑ:bid-t] : [***abit*** 1499] n.m. & n.f. (pl. **abijou** [a'bi:ʒu]) ; Costume / Habit

✗ *syn.* : ***abilhamant, dilhad, gwiskamant***

◆ Costume ; **Un abid mezher en tri damm** : Un costume de drap trois pièces *(Poullaouen)* ; **Hag ur bern, pé brenègn un abid vis(e) ur chupenn hag ur chupenn vihen ba-(d)indan** : Et énormément, lorsqu'ils achetaient un costume, il y avait une veste et une petite veste en dessous *(Kareis)*

◆ Habit ; **Un abid neve, ur vrozh pe un dra bennaket** : Un nouvel habit, une jupe ou quelque chose comme ça *(Berrien)* ; **Abijou kozh, plous ha pilhou war e gein ha war e gov plakou** : Des vieux habits, de la paille et des vieux chiffons sur le dos et sur son ventre des plaques *(An Uhelgoat)*

**A-BIK** [(a')big-k] : [***a-bik*** 1927] ad. ; À pic / À la verticale / Abrupt (-e)

✗ *syn.* : ***a-blom, plom, sonn*** ; & *cf.* : ***krapenn, pik***

◆ Abrupt (-e) ; **Med gwech-all oa ur grec'henn 'bik hag a vije gwraet krec'henn-ar-mul deusouti** : Mais autrefois il y avait une montée abrupte qu'on appelait la montée de la mule *(An Uhelgoat)*

◆ À la verticale ; **Sevel 'bik d'an nec'h 'vel ar c'hwidirig** : Monter à la verticale comme l'alouette *(Poullaouen)*

**ABIL** ['ɑ:bil] : [***abil*** 1499] ad. ; Futé (-e)

✗ *syn.* : ***aplikant, fin***

**Hezh so abil** : Il est futé *(Poullaouen)*

**ABILHAMANT** [abi'jɑ̃mən] : [***abillamant*** XVI[e]] n.m. (pl. **abilhamañchou** [abija'mɑ̃ʃu]) ; Accoutrement

✗ *syn.* : ***abid, dilhad, gwiskamant***

**Yann na un abilhamant…** : Yann avait un accoutrement… *(Poullaouen)* ; **Toud o abilhamant é ar sternachou** : L'harnachement c'est tout leur habillement *(Skrigneg)* ; **Un « abilhamant » é pa vé ket gwisket 'velt ar re-all** : C'est un « accoutrement » lorsqu'on n'est pas vêtu comme les autres *(Skrigneg)*

**ABIMIÑ** [a'biːmi] : [***abimaff*** 1633] vb. ; (s') Abîmer

**Vegn bloñset hag abimont duzhtu, oh ! Ar pér zo sañsubl hañ !** : Elles sont meurtries et s'abîment de suite, oh ! Les poires sont sensibles hein ! *(Skrigneg)* ; **Beñ nann ! Petraman(t) ne(u)'n abimè ar prajou toud pet(r)a !** : Ben non ! Ou bien alors ça abîmait complètement les prés quoi ! *(Kareis)* ; **Ha ne(u)'n abim' ar prajou vise gwraet toud ma lakèh ar saout ba-lec'h é gwleb 'è, an dra-s(e) añfoñsè ha zifoñsè toud an traou !** : Et alors on abîmait complètement les prés si vous mettiez aussi les vaches là où c'était humide, ça enfonçait et défonçait tout ! *(Kareis)*

**ABITANT** [a'bitən] : [***abitant*** 1623] n.m. (pl. **-ed** [abi'tɑ̃ntəd-t]) ; Habitant

**Abitant deus ma varres** : Habitant de ma paroisse *(Poullaouen)*

**ABITIÑ** [a'biti] : [***abitaff*** 1499] vb. ; Habiter

✗ *syn.* : ***chom***

**Hoñzh so deut d'abitiñ ba Brennilis ahe gis-se** : Elle est venue habiter à Brenniliz là comme ça *(Karnod)* ; **Ar re-s(e) lar lar ar loar zo, neus vertu, ar loar zo abitet lar-hègn ahe** : Ils disent que la lune est, qu'elle a des qualités, ils disent que la lune est habitée là *(Kareis)*

**ABITUD** [a'bitud-t] : [***abitud*** 1992] n.f. ; Habitude

✗ *syn.* : ***boas, gis, kustum***

**An dra-s(e) oa un abitud** : C'était une habitude *(Kleden)* ; **An dra-he 'n-om gav un abitud** : Ça devient une habitude *(Skrigneg)*

➢ **Dre abitud** : Habituellement *(Poullaouen)*

**ABITÜIÑ** [abi'tyːi] : [***abituiñ*** 1992] vb. ; Habituer

✗ *syn.* : ***boasiñ, kustumiñ*** ; & *cf.* : ***goûd, reizh***

**Abitüiñ ra an nén…** : On s'habitue… *(Poullaouen)* ; **Daw bi abitüet 'benn 'h o(be)r an dra-s(e) !** : Il faut être habitué pour faire ça ! *(Kleden)* ; **Ma blije ar bissiklèt dit a rees alïes hag a 'n-om abitües deusontañ** : Si la bicyclette te plaisait tu en faisais souvent et tu t'y habituais *(Plourac'h)* ; **Pe-sort mod galleh skrivañ ga ho kreion ar mod-se ?! C'hwi so abitüet…** : Comment pouvez-vous écrire avec votre crayon de cette manière ?! Vous êtes habituée… *(Plonee)* ; **'Benn-neu'n tàemp kime(d) pad ar vakañchou… Oh, med 'n-om abitüiñ res ene** : Pour-lors nous ne venions que pendant les vacances… Oh, mais tu t'y habitues *(Ponvel)* ; **'Benn vijent bet diw pe deir gwich oagn abitüet ha ouïent d'o(be)r pet(r)a 'h eent** : Quand ils avaient été deux ou trois fois, ils étaient habitués et savaient ce qu'ils venaient faire *(Skrigneg)* ; **Me(d) an dra-he oa un taol tapet ga'r c'heseg ar mo(d)-se pé oagn abitüet d'ond, vije bet dê ur wich, goud(e) a gerzhent !** : Mais c'était un coup pris par les chevaux comme ça lorsqu'ils étaient habitués à partir, ça leur arrivait une fois, après ils fonçaient ! *(Skrigneg)*

**A-BLAD** [(ə)'blɑːd-t] : [***a-blad*** 1992] ad. ; À plat

✗ *cf.* : ***plad, war e gov***

**Troc'hiñ 'blad** : Couper à plat *(Poullaouen)*

**A-BLÉN** [(ə)'bleːn] [(ə)'blẽːn] : [***a-blaen*** 1992] ad. ; Horizontalement / À l'horizontale

✗ *cf.* : ***plén***

**'Blén goueè ar vazh** : Le bâton tombait horizontalement *(Poullaouen)*

**ABLAMOUR / ABLAMOR / ABRAMED / ADRAME / DAM** ['b(l)ɑ̃m(ə)] ['blɑ̃mur] [(a')blɑ̃mɔr] ['brɑ̃məd-t] [d(r)ɑ̃m(ə)] : [***palamour*** 1499 ; ***polamour*** 1530 ; ***à palamour*** 1632 ; ***'balamour*** 1927] prép. ; À cause de / Du fait que / Parce que

✗ *syn.* : ***a-gaos, diwar-goust, gad, 'kaos, pegur***

◆ À cause de ; **N'é ket 'blamor da se, med pegur gav din ar goust zo gwelloc'h** : Ce n'est pas à cause de ça, mais c'est parce que je trouve que ça a meilleur goût *(Berrien)* ; **Ablame da se debowe peus bet kleet an dra-he a-walc'h** : C'est à cause de ça que depuis tu as assez entendu ça *(Landelo)* ; **Gwech-all a vije kontet kalz müoc'h ar gaos (e)vid a vé gwraet bremañ blamor d'an tele** : Autrefois on parlait plus que ce qu'on fait maintenant à cause de la télé *(Skrigneg)* ; **Bon ! N'amp ket da 'n-om gannañ ablamour d'ur skoed** : Bon ! Nous n'allons pas nous battre à cause d'un écu *(Skrigneg)*

◆ Du fait que ; **An dra-he vise laret fassil dram é tew-toud** : On disait ça probablement du fait qu'il est bien gros *(Skrigneg)* ; **Ha setou 'blam founissoc'h oa 'n eil 'vi(d) egile da zespun 'nê-gn** : Et donc du fait que certains étaient plus rapides que d'autres pour les ramasser *(Sant-Wazheg)*

◆ Parce que ; **N'é ket 'blam é bras, nann** : Ce n'est pas parce qu'il est grand, non *(Plouïe)* ; **N'é ket ablam ma kalz owen a'ha !** : Ce n'est pas parce que j'avais très peur ma foi ! *(Berrien)* ; **É bramed a zo bet tud vad ba(r)zh enni (e)vi(d) ar wech toud** : C'est parce qu'il y eut des gens bien depuis toujours *(Skrigneg)* ; **Ah nann ! Dram**

**n'anees ket (a)nê !** : Ah non ! Parce que tu ne les reconnais pas ! *(Skrigneg)* ; **Hezh so ur lon-keseg tik blam heñw skov !** : C'est une monture vicieuse parce qu'elle frappe ! *(Sant-Wazheg)*

- **Ablam be-rag** : Pour quelle raison ; **Deut ar lêsenn d'ampech an dra-he, n'onn ket blam be-rag** : La loi est venue empêcher ça, je ne sais pas pour quelle raison *(Skrigneg)*
- **Adrame da betra ? / 'Blam (da) betra ? / Dam betra ?** : Pour quelle raison ? ; **'Blam betra ?** : Pour quelle raison ? *(Plonee)* ; **Eh beñ blam betra ??** : Eh ben pourquoi ?? *(Sant-Hern)* ; **N'on ket gouest da lar dit adrame da betra vïe laret an dra-he** : Je ne suis pas capable de te dire pour quelle raison on disait ça *(Plouïe)* ; **Blam beta vé laret « hezh zo glas c'hoazh » ?** : Pourquoi dit-on « il est encore vert » ? *(Karais)* ; **Dam betra n'ounn ket...** : Je ne sais pas pour quelle raison... *(Plouïe)* ; **Blam betra rent ket ? Matresse...** : Pourquoi ne font-ils pas ? Peut-être... *(Plouïe)*
- **Ablam da / Da blam da** : Pour que / Afin de ; **Ah ! Dam d(a) lak ar c'hoef !** : Ah ! Afin de mettre la coiffe ! *(Kolloreg)* ; **Blame d'ar loned da basseal** : Pour que les bêtes puissent passer *(Berrien)* ; **Blam'd daoñ** [blɑ̃m'tɑ̃w] **da chom 'n i saw !** : Afin qu'il tienne debout ! *(Skrigneg)* ; **Bam da an dour da zond un tamm bihen partoud** : Afin que l'eau vienne un petit peu partout *(Kareis)* ; **Ablamor demp da ve bet eürus ur pennadig hon-dow** : Pour que l'on puisse être heureux tous les deux un petit peu *(Berrien)* ; **Lak anèi en-dro ba he gwele 'blam dèi da (e)n-om dommañ ha oa skorned** : La remettre dans son lit pour qu'elle se réchauffe tandis qu'elle était gelée *(Plouïe)* ; **Ha bep a gasketenn newe adrame dê da ve héñvel deus an ouvrïerien neuhe oa ba'h Paris** : Et à chacun une nouvelle casquette pour ressembler aux ouvriers qu'il y avait alors à Paris *(Plouïe)* ; **Ba serten plassou vise troc'het ar bara un tammig pass gwal dew drame d'espern anaoñ** : Dans certains endroits on ne coupait pas le pain bien épais pour l'économiser *(Plouïe)* ; **Ba'r wrac'hell, war bern id blam dê da soutaad**, **da veleiniñ** : Dans la meule, sur le tas de blé pour qu'elles s'assouplissent, pour qu'elles mûrissent *(Pleiben)* ; **Goûd a res 'blam d'o(be)r petra ? 'Blam da zibellañ 'naoñ** : Tu sais pour quoi faire ? Afin de leur enlever leur balle *(Berrien)* ; **Ya med ar c'hole neuhe, an dra-he zo un afer-all hezh vé troc'het blam da lardañ hezh**: Oui mais alors le taurillon, ça c'est une autre affaire, il est castré pour l'engraisser *(Lannedern)* ; **Nann, med me blij diñ blame da wel pe-naos (e)ma kont ba'h lec'h-all !** : Non, mais j'aime bien pour voir comment ça se passe ailleurs *(Skrigneg)* ; **Red a vé dê kaoud, ar re-he ree tro ar c'hêriou dre-amañ da blam da gaoud o bann'h !** : Il leur faut, ils faisaient le tour des villages par ici afin d'avoir leur coup (à boire) *(Skrigneg)* ; **Gwech-ell ba'r gwerjeou vïe lak(et) ur bern sort avalou, mesket an avalou, blam dê dé vid difer's** : Autrefois on mettait dans les vergers énormément de sortes de pommes, on mélangeait les pommes, afin qu'elles soient différentes *(Kareis)* ; **Disket vije demp tammou traou-all 'blam demp da veañ kontant (o) hond** : On nous apprenait d'autres choses afin que nous soyons d'accord d'aller *(Skrigneg)*
- **Ablam da se** : Pour autant ; **Bremañ vé ket paket ar vugale kin ha vent ket kamm blam'd da se** ['blɑ̃mtə'ze:] **...** : De nos jours on n'emmaillote plus les enfants et ils ne sont pas boiteux pour autant *(Skrigneg)*
- **Ablam pass + *vb.*** : Afin de ne pas / Pour ne pas ; **Ya ha neuhe a lemon deuh ar soubenn, 'benn lak ar fars e-barzh, a lemon un tamm 'blam pass kaoud memes blas** : Oui et alors j'extrais de la soupe, pour y mettre la farce, j'enlève un peu afin de ne pas avoir le même goût *(Skrigneg)*
- **Da blam betra ?** : Pourquoi ? ; **Da blam beta ?** : Pourquoi ? *(Pleiben)*
- **Dam betra ra... ?** : Qu'est-ce qui fait que... ? ; **Dam betra ra ar c'hog zo war beg an ilis n'eus ket divinou ? Eh beñ é dam ba'r prospital n'eus mann e-bed da ziskrapad !** : Qu'est-ce qui fait que le coq qui est au sommet de l'église n'a pas de griffes ? Eh ben c'est parce qu'il n'y a rien à gratter dans le presbytère *(Plouïe)*
- **Sete ablame-se** : Voilà pourquoi ; **Sete ablame-se debowe meus dalc'het soñj deusouti** : Voilà pourquoi je l'ai gardée en tête depuis (une histoire) *(Landelo)*

**A-BLASS** [(ə)'blas] : [***a-blass*** 1992] ad. ; Par endroits

✗ *syn.* : ***a-blassou, ba-blassou*** ; & *cf.* : ***plass***

**'Blass visent laket doub(l) pa vise skañw an horzennou** : Par endroits on en mettait le double quand les gerbes étaient légères *(Poullaouen)*

- **A-blass-all** [bla'sal] **A-blass-ell** [bla'sɛl] : Dans d'autres endroits ; **'Blass-ell vé gwelet se** : Dans d'autres endroits on voit ça *(Karnod)*

**A-BLASSOU** [a'blasu] : [***a-blassou*** 1992] ad. ; Par endroits

✗ *syn.* : ***a-blass, ba-blassou*** ; & *cf.* : ***plass***

**'Blassou vé debet traou mod-se hañ !** : On mange des trucs comme ça par endroits hein ! *(Skrigneg)* ; **A-blassou matre'n... Of ! Vé ket ahe papred...** : Par endroits peut-être... Of ! Pas là en tout cas... *(Skrigneg)* ; **Bremañ matresse zo miser a-blassou, med neuhe 'n terrou(a)r oa mïoc'h hañ !** : C'est peut-être la misère par endroits de nos jours, mais alors dans le coin c'était plus hein ! *(Berrien)* ; **A-blassou memes vijent laket, pé vije rôe(t) o laezh dê, vijent laket ba(r)zh foñs ar press !** : Même par endroits on les mettait, lorsqu'on leur avait donné leur lait, on les mettait dans le fond de l'armoire ! *(Skrigneg)* ; **Sete a-blassou memes, bremañ a bosont 'nê war an dou(a)r mo(d)-se hag a lakeont plous gwinizh-tu warne** : Et donc même par endroits, maintenant ils les posent comme ça sur le sol et ils mettent de la paille de sarrasin dessus (patates) *(Skrigneg)* ; **A-blassou, lem vije 'n dud 'tornañ ha c'hoazh vije ket partoud ! Oa ket tomatou mod-all** : Par endroit, là où les gens battaient et encore ce n'était pas partout ! Sinon il n'y avait pas de tomates *(Skrigneg)* ; **Oh ! Bremañ é 'n-om ga(v)et gran ar jistr ! A-blassou vé rôet jistr bremañ 'vi(d) an aperitif** : Oh ! De nos jours le cidre est devenu chic ! Par endroits de nos jours on donne du cidre pour l'apéritif *(Skrigneg)* ; **An ar, ar fres, pe an drañchéres ! Ar grifon a vïe gwraet d'anèoñ a-blassou, ba'r C'hastell-Ne vé gwraet ar grifon d'anèoñ** : L'araire, la herse, ou le cultivateur canadien ! Par endroits on l'appelait le griffon, c'est à Chateauneuf-du-Faou qu'on l'appelle comme ça *(Speied)* ; **Da dijuni, 'blassou vis(e) gwraet soubenn-gig raog hag ur bann'h kafe war-lerc'h, med me meus ket gwel o(be)r an**

**dra-he** : Au petit déjeuner, on faisait par endroit du pot-au-feu avant et un peu de café ensuite, mais moi je n'ai pas vu faire ça *(Kergloff)*

**A-BLOM** [(ə)'blɔ̃m] [(ə)'blɔm] : [***a bloum*** 1732] ad. ; D'aplomb (perpendiculairement au plan de l'horizon) / Tout droit

✗ *syn.* : ***a-bik, plom, war-eñwn***

◆ D'aplomb ; **Koueo 'blom war an douar** : Tomber d'aplomb au sol *(Poullaouen)*

◆ Tout droit ; **Mond a ri 'blom da dreujiñ ar wazh** : Tu iras tout droit pour traverser le ruisseau *(Poullaouen)*

**ABOMINABL** [abo'mi:nəb-p] [bo'mi:n] : [***abominabl*** 1499] ad. ; Abominable / Absolument / Atroce (-ment) / Extra / Extrême / Extrêmement / Énormément / Formidable (-ment) / Super / Superbement

✗ *syn.* : ***dreist, -hardi, -hardi-piti, -maleürus, mil-*** *cf.* : ***euzhus, spontus***

◆ Abominable ; **Ampoason(añ) ! Memes-tra ! Abominabl é !** : Empoisonner ! Quand-même ! C'est abominable ! *(Ponvel)* ; **Med e bàeron na gwraet ur sell abominab deuhontoñ** : Mais son parrain lui lança un regard abominable *(Berrien)* ; **An dra-s(e) oa trist hañ ! Me ma ka(v)et abominab an dra-se ! N'eus ket droad da lah an dud ar mod-se...** : C'était triste hein ! J'avais trouvé ça abominable ! On n'a pas le droit de tuer les gens comme ça... *(Ponvel)*

◆ Absolument ; **Houzh faote dèi abominab kass he bugal(e) d'ar gouent !** : Elle voulait absolument envoyer ses enfants au couvent ! *(Skrigneg)*

◆ Atroce (-ment) ; **Abominab é, n'on ket gouest d'ond (a-)benn deuhoutoñ** : C'est atroce, je suis incapable d'en venir à bout *(Plonee)*

◆ Énormément ; **Me zeb bar(a) abominab !** : Je mange énormément de pain ! *(Plonee)* ; **Soliou gross 'bominab** : De grosses poutres énormes *(Poullaouen)*

◆ Extra ; **Oh ! Me ra alïes walc'h ha gav abominab an dra-he deuh ar gooñ 'ha ! (A)ssames ga legumaj hag ar c'hig** : Oh ! Moi je fais assez souvent et trouve ça extra l'hiver ma foi ! Accompagné des légumes et de la viande *(Skrigneg)* ; **Ahe pad un eur pe un eur ha-kard hag eint 'bominab !** : Là pendant une heure ou une heure et quart et elles sont extra ! *(Skrigneg)* ; **Sete a zo deja un dra 'bominab !** : Ce qui est déjà quelque chose d'extraordinaire ! *(Skrigneg)*

◆ Extrême ; **Pudur oa un disenor abominabl chom ar mod-se, set' é aet gad hezh !** : Puisque c'était un extrême déshonneur de rester comme ça, elle s'est donc mise avec lui ! *(Skrigneg)*

◆ Extrêmement ; **Un doufenn, tomm 'bominab** : Une fondrière, extrêmement chaude *(Poullaouen)* ; **Sete oa-hañw gwelet mad-abominab ga e dud** : Il était donc extrêmement bien vu de ses gens *(Landelo)* ; **Ka(v)et meus interessant abominab anaoñ** : Je l'ai trouvé extrêmement intéressant *(Skrigneg)* ; **Ha neuhe voa serten deuhoute voa chentil-'bomin' !** : Certains d'entre eux étaient alors extrêmement gentils ! *(Plonee)* ; **Me zo c'hwïet-abominab pa sellon deuh ar re-he !** : Je suis extrêmement fière de moi lorsque je les regarde ! *(Skrigneg)* ; **Bet nagn owen abominab !** : Ils avaient eu extrêmement peur ! *(Skrigneg)*

◆ Formidable (-ment) ; **Hete 'vel-kent ur gontadenn abominabl !** : C'est tout de même une histoire formidable ! *(Skrigneg)* ; **Oa bet ur lein abominab ba-ti ar c'hont neu'n** : Il y eu alors un formidable dîner chez le comte *(Plonee)* ; **An dra-he meus ka(v)et 'bominab** : J'ai trouvé ça formidable *(Skrigneg)* ; **Ha (e)vi(d) ar loned meus gwel é mad-abominab 'e (e)vi(d) ur bern traou !** : Et pour les bêtes j'ai vu qu'il était aussi formidablement bon pour tout un tas de choses ! *(Skrigneg)* ; **Ah beñ an traou oa 'bomin' war ar maes gwech-all, toud an dud 'n-im jikourè 'è !** : Ah ben c'était formidable autrefois à la campagne, tout le monde s'entraidait aussi ! *(Speied)* ; **Hag an hesk neu'n dé holo ur bern voenn pe ur bern plous, ar re-s(e) oa traou hag a zizoure 'bominab !** : Et alors la laîche pour couvrir un tas de foin ou un tas de paille, c'était quelque chose qui drainait formidablement ! *(Ponvel)* ; **Ha beb abard'hê, pa vent à kanañ ahe his-se hag a ga(v)on an dra-he un dra 'bominab klêd ar re-he !** : Et chaque fin d'après-midi, lorsqu'ils chantent là comme ça, je trouve ça formidable de les entendre ! *(Skrigneg)*

◆ Super ; **Med braw-'bominab é (e)vi(d) ar vugale !** : Mais, c'est super beau pour les enfants *(Skrigneg)* ; **Med hemañ zo mad-abominabl ! Med re-wir é heñ ?!** : Mais il est super bon ! Mais c'est trop vrai hein ?! *(Skrigneg)* ; **An dra-he oa ur fèt vras-abominab pudur d'ar mar(e)-se vije dam-tost da zregont dèn !** : C'était une super grande fête puisqu'il y avait à cette époque pratiquement trente personnes ! *(Skrigneg)*

◆ Superbement ; **Ma vis(e) dow was 'troiñ 'nèi, an dra-s(e) yê abominabl !** : Si deux hommes la faisaient tourner (la batteuse), ça marchait superbement ! *(Laz)*

➢ **Be kamarad 'bominabl** : Être copains comme cochons *(Laz)*

**ABONDAÑS** [a'bɔ̃.ndəs] : [***abundancc*** 1499] n.f. ; Abondance

✗ *syn.* : ***heleizh***

➢ **(In / En) abondañs** : En abondance / À volonté / Abondamment ; **Pa oa jistr en abondañs** : Vu qu'il y avait du cidre à volonté *(Poullaouen)*

**A-BOS** [(ə)'bo:z-s] : [***a-bos*** 1992] ad. ; Immobile

✗ *syn.* : ***imobil*** ; & *cf.* : ***pos***

➢ **Chom a-bos** : Faire du surplace ; **Wichou weler ar sparfell moan chom 'bos en aer heb fiñval** : On voyait parfois l'épervier faire du surplace en l'air sans bouger *(Poullaouen)*

➢ **Kanañ a-bos** : Chanter des mélodies ; **Butun vijè da ganañ 'bos gwech-ell** : Autrefois on donnait du tabac à ceux qui chantaient des mélodies *(Poullaouen)*

➢ **Ton a-bos** : Mélodie ; **Un ton a-bos na gwraet** : Il avait fait une mélodie *(Plourac'h)*

**ABOSTOL** [a'bɔstɔl] : [***abostol*** 1499] n.m. (pl. **-ed** [abɔs'tɔləd-t] **ebestel** [e'bestəl]) ; Apôtre / & fig. Drôle de gars

✗ *syn. fig.* : ***kabon***

◆ Apôtre ; **An dowzeg abostol** : Les douze apôtres *(Poullaouen)*

◆ Drôle de gars ; **An abostol a ra tailhou** : Le drôle de gars fait des simagrées *(Poullaouen)*

➢ **Mond da ga(v)oud an ebestel** : Partir retrouver les apôtres (mourir) ; **Aet é da gaoud an ebestel 'ha !** : Il est parti retrouver les apôtres ma foi ! *(Skrigneg)*

**A-BOUES** [(ə')bwe:z-s] : [***a boes*** 1659] prép. ; À l'aide de

✗ *syn.* : ***diwar-boues, ga chikour, gad***

**A-BOUES-PENN** [(ə)bwe.s'pɛn] : [***a boès e be*** 1659 ; ***a boës péñ*** 1732 ; ***a-boéz-penn*** 1850] ad. ; À perdre haleine / À tue-tête

**Hopal 'boues e benn** : Crier à tue-tête *(Laz)* ; **Se(v)el ra-heñw (a)naoñ ga mil-boan ha taol (a)naoñ ba'r puñs, 'n-ur grïal 'boues e benn** : Il la soulève à grand-peine et la jette dans le puits tout en criant à perdre haleine *(Lokmarïa)*

**ABOWE / ABOE / ABOEA / ABOEO** [(a')bow(ə)] [(a)bwe.] [(a)'bwe.a] [(a)'bwew] : [***a pa voue*** 1575 ; ***abaoue*** 1659 ; ***a-boe*** 1874] ad. & prép. ; Depuis

✗ *syn.* : ***dibowe*** ; & *cf.* : ***evid ar wech toud, pell-zo, un tammig so***

**Hag aboea n'eus ket bet ?** : Et depuis il n'y en a pas eu ? *(Skrigneg)* ; **Aboe mis-ebrel ra ket laezh kén** : Depuis le mois d'avril il ne fait plus de lait *(Berrien)* ; **Aboe meus ket saout na mann e-bed** : Depuis je n'ai ni vache ni quoi que ce soit *(Plouïe)* ; **N'é ket bet gwraet c'hoazh aboeo...** : Ça n'a pas encore été fait depuis... *(Laz)* ; **Med, n'eus ket bet respont (e-)bed 'bowe sè !** : Mais, il n'y a eu aucune réponse depuis donc ! *(Skrigneg)* ; **Me zo 'bow' re bell-zo ba'r vicher 'vid goûd** : Je suis depuis trop longtemps dans le métier pour savoir *(Lannedern)* ; **Ni zo bord ar mor, ba Leskon 'bow' an de-mañ** : On est à la plage, on est à Lesconil depuis ce matin *(Skrigneg)* ; **N'eus ket chacheour (e-)bed abow' é marw an heñi divèoñ** : Il n'y a plus de chasseur depuis que le dernier est mort *(Speied)* ; **Me(d) aboea zo un neubeud blavejou zo 'boea na gwraet, kara ?** : Mais ça fait quelques années depuis qu'il avait fait, n'est-ce pas ? *(Skrigneg)* ; **Ha Pennity bremañ neus cheñchet 'boe anean-me (a)nèi, n'é ket memes-mod kin** : Et Pennity a maintenant changé depuis que je le connais, ce n'est plus pareil *(Ponvel)* ; **Med abowe meus kaoseet deus re-all hag a lar din oa sañset da veañ afichet da lared pegement** : Mais j'ai depuis parlé aux autres qui m'ont dit que c'était censé être affiché pour dire combien *(Skrigneg)* ; **Ya, med ar bleud vise barzh memes-tra ha gôet vise aboe noñs-de raog** : Oui, dedans il y avait quand-même la pâte, elle fermentait depuis la nuit et le jour d'avant *(Ponvel)* ; **Daon ! Ar reñ-he n'ouzont ket pet(r)a rent kin ! 'Boe é bet houzh-vihen** : Diantre ! Ils ne savent plus ce qu'ils font ! Depuis que cette petite est arrivée *(Skrigneg)* ; **Ya, me(d) aboea zo pell, ni meump kousket 'boea ! Meump ket choñj** : Oui, mais ça fait longtemps, on a dormi depuis ! On ne se rappelle plus *(Skrigneg)*

➢ **Aboe an amzer so** : Depuis le temps ; **'Boe an amzer so n'eus ket bet just ur winojenn d'ond da bek(ed) ar chapel** : Depuis le temps il n'y a eu juste qu'un sentier pour aller jusqu'à la chapelle *(Skrigneg)*

➢ **Abowe keid-all zo** : Depuis si longtemps ; **Me meus ket bet klêt se aboea keid-all zo !** : Je n'ai pas entendu ça depuis si longtemps ! *(Skrigneg)* ; **Me(d) aboea zo keid-all zo, Jeanine hag a meump ket joñj kin** : Mais depuis si longtemps, Jeanine, que nous ne nous rappelons plus *(Skrigneg)*

➢ **Aboe pe-geid so biskoazh** : Depuis une éternité ; **Àr-lerc'h paotred ar jistr zo 'c'hoa(r)i ga barrikennou kozh aboe pe-geid so biskoazh...** : Alors que les gars qui font du cidre s'amusent avec de vieilles barriques depuis une éternité *(Laz)*

➢ **Aboe pell-zo** : Depuis longtemps ; **Hi gwas so marw 'boe pell-zo ha meus gwelet 'nèi ahe n'eus ket keid so se** : Son mari est mort depuis longtemps et je l'ai vue là il n'y pas si longtemps que ça *(Karnod)* ; **Ha hezh so ur pardon 'ha hag a zo 'bowe pell-zo 'è, med hezh a zelc'h 'taw !** : Et ça c'est un pardon ma foi qui existe aussi depuis longtemps, mais il continue toujours ! *(Skrigneg)* ; **Yao ! 'Boe pell-zo ! Med tïer ba e blass so pell-zo 'è** : Si ! Depuis longtemps ! Mais à la place il y a également des maisons depuis longtemps *(Speied)*

➢ **Aboe zo pell-zo** : Depuis super longtemps / Depuis belle lurette ; **Zo bet laret, kar 'boe zo pell-zo !** : Qu'on dit, car ça fait belle lurette ! *(Ponvel)* ; **Ha goulskoude meus bet gwraet deus ma nizhes ahe his-se abowe zo pell-zo ha oa deut daroued ba enni ahe his-se toud** : Et pourtant j'ai fait à ma nièce là-même ça fait super longtemps, elle avait eu des dartres là comme ça *(Plouïe)*

➢ **Pell-zo zo aboe** : Ça fait bien longtemps depuis ; **Ya ha chervijiñ vis(e) 'taw ga ur bern tud 'è, pell-zo zo 'boe heñ !** : Oui et pour le service il y avait toujours un tas de gens, ça fait bien longtemps depuis hein ! *(Ponvel)*

**A-BRED / AR-BRED** [a'bre:d-t] [ar'bre:d-t] : [***apret*** 1575 ; ***a bret*** 1659] ad. ; Tôt / Hâtif (-ve)

◆ Hâtif (-ve) ; **Beañ zo patates abretoc'h an eil 'vid egile, rummachou** : Il y a des patates plus hâtives que d'autres, des espèces *(Skrigneg)* ; **An dra-he zepand ! Pudur ba ar patates, houzoh walc'h, so lod hag a zo a-bred ha lod ha' zo divêtoc'h** : Ça dépend ! Puisque dans les patates, vous savez bien, il y en a certaines qui sont hâtives et d'autres qui sont plus tardives *(Skrigneg)* ; **Barbioles oa kignes a-bred, re peus-bras, gou(de)-se zo skeres neuh(e), 'r re-h(e) zo kignes tre, re lostou berr** : Les « barbioles » étaient des cerises relativement hâtives, de relativement grandes, ensuite il y a alors des cerises, elles sont tout à fait des cerises, à queue courte *(Laz)*

◆ Tôt ; **An heñi a sav a-bred ?** : Celui qui se lève tôt ? *(Lokmarïa)* ; **'N-om voasañ da gousked a-bred** : Prendre l'habitude de dormir tôt *(Poullaouen)* ; **Se zo kaos gallon lak(ad) anê a-bred** : C'est pourquoi je peux les mettre tôt *(Skrigneg)* ; **An dra-he oa un tamm a-bred deus da vod ?** : C'est un peu tôt pour selon tes critères ? *(Skrigneg)* ;

**Oh ! Divêd é ! Me ga(v)e diñ oamp abretoc'h !** : Oh ! Il est tard ! Je pensais qu'il était plus tôt ! *(Skrigneg)* ; **Ha setou è, vis(e) komañset ober 'nê-gn abretac'h** : Et donc aussi, on commençait à les faire plus tôt *(Sant-Wazheg)* ; **Ar mod-se ar gwas oa moien d'hond d'ar park ha abretoc'h** : Comme ça l'homme pouvait aller au champ et plus tôt *(Berrien)* ; **Ha mar zigoueeh ket a-bred walc'h, varvè ar veuc'h !** : Et si vous n'arriviez pas assez tôt, la vache mourrait ! *(Kareis)* ; **Ya, just a-walc'h ! D'an dour d'ond d'ablam(e)d da gaou(d) yeot a-bred** : Oui, justement ! Pour que l'eau vienne afin d'avoir de l'herbe tôt *(Skrigneg)* ; **(A-)benn an abard'hê echüi abretoc'h ha me ràey ugent liur doc'h** : En fin d'après-midi tu finiras plus tôt et je te donnerai vingt francs *(Sant-Hern)* ; **'Hond deja (e)mout ? Daon ! Koulskoude é a-bred c'hoazh !** : Tu pars déjà ? Pourtant il est encore tôt ! *(Skrigneg)* ; **Neuhe oa komañs(et) dé labour(ad) a-bred, d'o(be)r kalz traou !** : Alors on commençait tôt à travailler, à faire beaucoup de choses ! *(Laz)* ; **An dra-he vije disket a-bred, diskiñ kroched, 'n hini na ket passiante(d)** : On apprenait ça tôt, apprendre le crochet, celui qui n'avait pas de patience *(Skrigneg)* ; **Ah ya ! Nin oa desket a-bred da labour(a)d heñ ! A-bred oamp desket !** : Ah oui ! On nous apprenait tôt à travailler hein ! On nous apprenait tôt ! *(Plonee)* ; **Yeo ! Me(d) red vise dec'h douriñ ar prad a-bred b(l)am da gaoud yeot** : Si ! Mais il vous fallait irriguer le pré tôt afin d'avoir de l'herbe *(Kareis)* ; **Me(d) oa ket ken digourdi ar vugale neuhe 'vel bremañ, vij(e) ket kaoseet a-bred deusonte** : Mais les enfants n'étaient alors pas aussi dégourdis que de nos jours, on ne leur adressait pas la parole tôt *(Skrigneg)* ; **Me(d) daw vïe sevel hag a hi sa(v)e a-bred ha' ree boued d'ar c'herseg raog mond d(a) labour(a)d !** : Mais il fallait se lever, elle se levait tôt et faisait à manger pour les chevaux avant d'aller travailler ! *(Speied)* ; **Me meus ket bet owen deuh ar c'heseg, pugur a-bred oan komañs da labour(ad) ga ma c'heseg** : Je n'ai pas eu peur des chevaux puisque j'ai commencé tôt à travailler avec mes chevaux *(Plouïe)* ; **Ahe vije gwraet gwajou bihen neuhe (e)vid lakad dour war ar prajou dram da gaoud yeot a-bred da roiñ d'ar loned** : Là on faisait alors des petits ruisseaux pour mettre l'eau sur les prés afin d'avoir tôt de l'herbe à donner aux bêtes *(Plouïe)* ; **Med bon 'benn bevo vije red dê, blam da se ar vugale oa red dê beañ a-bred da labourad un tamm bihen, an eil plass ha egile 'benn erruoud da vevou toud 'è !** : Mais bon pour vivre il leur fallait, c'est pour ça que les enfants devaient travailler un peu tôt, à un endroit ou à un autre afin de tous arriver à vivre également ! *(Pluskelleg)*

- **A-bred a-bred** : Très très tôt ; **Petram vé daw o(be)r ar maïs a-bred a-bred pet(r)a !** : Ou bien il faut faire le maïs très très tôt quoi ! *(Kareis)*
- **A-bred deus** : Tôt le ; **Sa(v)et a-bred deuh ar mintin** : Levé tôt le matin *(Berrien)* ; **An dra-he oa a-bred deus ar mintin** : C'était tôt le matin *(Plouïe)* ; **A-bred deus ar mintin ha divêd deus an abard'hê sur !** : Sûrement tôt le matin et tard le soir ! *(Skrigneg)* ; **Ha heñw stag ar c'harr ha a-bred doc'h ar mintin aet da Blistin** : Il attacha la charrette et tôt le matin il partit à Plestin-Les-Grèves *(Ar Fouillez)* ; **Pé sa(v)en a-bred dac'h ar mintin, me meus tap(e)t lapin(e)d walc'h a-bred dac'h ar mintin gis-se !** : Vu que je me levais tôt le matin, j'ai attrapé assez de lapins tôt le matin comme ça ! *(Speied)*
- **A-bred pe divêd** : Tôt ou tard ; **Traou boutin a-bred pe divêd jech jeu** : Les choses communes attirent tôt ou tard la discorde *(Poullaouen)*
- **Abretoc'h 'vid oa sañset** : Plus tôt que prévu ; **Neuhe vijes à klask kass 'naoñ kuit kwa ! Abretoc'h 'vi(d) oa sañset, me oar pet(r)a...** : Tu étais alors à chercher à le faire partir quoi ! Plus tôt que prévu, je ne sais quoi... *(Skrigneg)*
- **Gwelloc'h re a-bred evid re divêd** : L'avenir appartient à ceux qui se lèvent tôt (mot-à-mot : Mieux vaut trop tôt que trop tard) *(Plouïe)*
- **Ken a-bred-se** : Si tôt que ça ; **Ped eur é ? – C'hwec'h eur hanter – Ken a-bred-se ?!** : Quelle heure est-il ? – Six heures et demie – Si tôt que ça ?! *(Skrigneg)* ; **Setu ma zad oa aet da di ur c'hamalad daoñ deuh ar mintin hag i gamalad oa soueet gwel 'naoñ 'n-om gaoud ken a-bred-se** : Mon père était donc allé chez un ami à lui le matin et son ami fût étonné de le voir arriver si tôt que ça *(Skrigneg)*

**ABSOLVENN** [ab'sɔlvən] : [***absoluenn*** 1499] n.f. ; Absolution / & fig. Bénédiction

✗ *syn. fig.* ***benediksïon*** ; & *cf.* : ***bennigañ***

- Absolution ; **Reiñ an absolvenn daoñ** : Lui donner l'absolution *(An Uhelgoat)*
- Bénédiction (fig.) ; **Bet na i absolvenn** : Il avait sa bénédiction *(Poullaouen)*

**ABUSER / AMBUSER** [a'by:zər] [ɑ̃m'by:zər] : [***abuser*** 1633] n.m. (pl. **-ien** [aby'zɛrjən] [ɑ̃mby'zɛrjən]) ; Importun

**Hezh so un ambuser !** : C'est un importun ! *(Karnod)*

**ABUSETES** [aby'zɛtəs] : [***abuzetez*** 1931] n.f. (pl. **-ou** [abyzɛ'te:zu]) ; Babiole

✗ *syn.* : ***bistrak, neanterezh***

**'Vid goulenn 'zigati un abusetes** : Pour lui demander une babiole *(Poullaouen)*

**ABUSIÑ** [a'by:z(i)] : [***abusi*** 1659] vb. ; Abuser / Gaspiller (temps, essence)

✗ *syn.* : ***fouetañ, koufoniñ, mond re war***

◆ Abuser ; **N'é ket deñjerus, med (a)rabad é abusiñ** : Ce n'est pas dangereux, mais il ne faut pas (en) abuser *(Berrien)*

◆ Gaspiller ; **Meus ket c'hoant d'abusiñ ma amzer** : Je n'ai pas envie de gaspiller mon temps *(Plouïe)* ; **Hi(r)w n'o ket abus' den (e-)bed ba'n amzer** : Aujourd'hui on ne gaspillera le temps de personne *(Laz)*

**ACHARNIÑ** [a'ʃarni] : vb. ; (s') Acharner

✗ *syn.* : ***krugañ***

**Gwech-ell ar beïsanted oa 'fond vras toud, oa acharniñ war ar boesson** : Autrefois les paysans allaient tous à fond, s'acharnaient sur l'alcool *(Kleden)*

**ACHÜIÑ** [a'ʃy(:)i] : vb. ; Finir / Expirer (bail) (cf. **echüiñ**)

**AC'HANTA** ['hɑ̃nta] : [***ahan'ta*** 1732] interj. ; Eh bien donc
✗ *syn.* : ***arsa***
**(A)c'hanta ! Te heus kalz a draou da ziskiñ !** : Eh bien donc ! Tu as plein de choses à apprendre ! *(Skrigneg)*

**ADALEG / D'AZALEG** [a'dɑ:lɛg-k] [(d)a'zɑ:lɛg-k] : [***adalec*** 1710] prép. ; À partir de / Dès lors que
✗ *syn.* : ***a, ar wech (+ vb.), deus, deussaleg***
◆ À partir de ; **Di 'h eemp ga'r saout adaleg mis-mae** : Nous y allions à partir du mois de mai *(An Uhelgoat)* ; **Pass tre d'azaleg an (d)e kent(añ) ar bla** : Pas tout à fait à partir du premier de l'an *(Kergloff)* ; **'Daleg ar c'houlz-se dija oa marc'hadourien-betoñ gwraet ha-toud** : Déjà à partir de cette époque, il y avait des marchands de béton tout fait *(Lokarn)* ; **An dra-se oa toud ba ur pezh, d'azaleg alesse ha da-beked am(añ) !** : C'était tout d'une pièce, à partir de là et jusqu'ici ! *(Kareis)* ; **Lann vise pilet dê ba'r goañw ! D'azeleg ar mis-tu ah(e) ! D'azaleg ar mar(e)-m(añ) !** : On leur concassait de l'ajonc l'hiver ! Là à partir du mois de novembre ! À partir de cette époque-ci ! *(Kareis)*
◆ Dès lors que ; **An dañs-a-dro, se bermet d'an dud d'azaleg eint kap da (e)n-om remüiñ un tamm** : La gavotte, ça permet aux gens dès-lors qu'ils sont capables de se remuer un peu *(Plourac'h)*

**A-DAOL-LAGAD** [adol'lɑ:gad-t] : [***a daol-lagad*** 1878] ad. ; À vue d'œil
**A-daol-lagad a welan** : Je vois à vue d'œil *(Duod)*

**A-DAOLIOU** [ə'dɔlju] : ad. ; À coups de
**Lahet a-daoliou mein** : Tué à coups de pierres *(An Uhelgoat)*

**ADAPTIÑ** [a'dapti] : vb. ; Adapter
✗ *syn.* : ***mond deus***
➢ **En-om adaptiñ war** : S'adapter à ; **Beñ n'é ket braw d'en-om adaptiñ warne ma n'eus ket dow o tañsal memes-mod !** : Ben ce n'est pas facile de s'adapter à eux s'il n'y en a pas deux pour danser la même chose ! *(Plourac'h)* ; **Ar ganerien hag ar sonerien a zo sañset da (e)n-om adaptiñ war an dañserien** : Les chanteurs et les sonneurs sont censés s'adapter aux danseurs *(Plourac'h)*

**ADARRE** ['dar(ə)] : [vx. br. ***atareg*** ; ***(ad)arre*** 1499] ad. ; (de / à) Nouveaux / Encore (!)
✗ *syn.* : ***a-neve, c'hoazh, papred-ha-papred, ur wech 'zphenn***
◆ (de / à) Nouveaux ; **Ha sete heñw en hent adarre** : Et le voici de nouveaux en route *(Berrien)* ; **Ha d'e zeg la me teuy adarre da weled anaoñ** : Et à ses dix ans je viendrai de nouveaux le voir *(Berrien)* ; **Ha da zeg la de evid de oa deut adarre da weled e filhor** : Et à dix ans jour pour jour il vint à nouveaux voir son filleul *(Berrien)*
◆ Encore (!) ; **Diw c'hoar neugn 'darre** : Ils ont encore deux sœurs *(Plouïe)* ; **Ah tapet oun 'darre !** : Ah je suis encore bien attrapé ! *(Landelo)* ; **Gast ! Daw é mond 'darre !** : Putain ! Il faut encore aller ! *(Plonee)* ; **Med amañ n'eus kaos e-bed, pell-zo 'darre !** : Mais ici on n'en parle pas, et depuis longtemps encore ! *(Skrigneg)* ; **Guinera, feus ket bet klêt 'darre kont deuh ar re-s(e) ?** : Guinéra, tu n'en as pas encore entendu parler ? *(Plourac'h)*
➢ **En-dro adarre** : De nouveau / Derechef ; **Dichoukennet ar boutou ha cheu en-dro 'adarr(e) !** : Les panoufles des sabots arrachés et du grabuge derechef ! *(Brennilis)* ; **Set(o) houzh oa rous en-dro 'darr', pegur oa tomm ar vorn** : Elle était de nouveau roussie, puisque le four était chaud *(Plonee)* ; **Hag (a-)benn tri devezh neuhe oa aet-heñw ga e deñved un dro 'darr' neuhe** : Et alors il partit de nouveau pour trois jours avec ses moutons *(Landelo)* ; **Ya, pé oa deut en-dro neuhe vïe karget en-dro 'darr' neuhe !** : Oui, lorsqu'il revenait, on le rechargeait alors de nouveau ! *(Kolloreg)*
➢ **Mond a ra adarre** : Ça repart ; **Pé deues ha (e)n-om ga(v)es ba'r penn vije cheñch tu daoñ hag a'h ee adarr'** : Lorsque tu venais et te retrouvais au bout on lui changeait de sens et ça repartait *(Berrien)*
➢ **Mond keid adarre** : Repartir pour un tour ; **Ma vije us(e)t dac'h an tu-raog vije tennet-kuit ha laket an tu-dreñw deus un'-all da ramplassañ 'nê, set(e) ar bragou 'h ee keid 'darre !** : S'il était usé à l'avant on l'enlevait et on mettait l'arrière d'un autre pour les remplacer, le pantalon repartait pour un tour ! *(Ar Fouillez)*
➢ **Ne ra kemed *udb.* da zond adarre** : Il ne fait que ramener *qqchose* sur le tapis (m-à-m. Fait que *qqchose* de venir encore) ; **Sete hemañ oa tommeet-bras daoñ, ar Fer ! Hag a oa à klask cheu deuh ar Cheletenn ! Hag a ree keme(d) Cheletenn da zond 'darr' !** : Il était donc bien éméché, le Fer ! Et il cherchait des noises à Cheletenn ! Et il ne faisait que ramener Cheletenn sur le tapis ! *(Skrigneg)*

**ADJUDANT** [ad'ʒy:dən] : [***adjudant*** 1895] n.m. (pl. **-ed** [adʒy'dɑ̃ntəd-t]) ; Adjudant
✗ *cf.* : ***ofisser***
**Ahe oa un tamm adjudant lor, un tamm den neant-tre !** : Là il y avait un petit adjudant veule, un petit gars de rien du tout *(Pleiben)*

**ADJUNT** ['adʒyn] : [***adjoent*** XVIIIᵉ] n.m. (pl. **adjunted** [ad'ʒyntəd-t]) ; Adjoint

✗ *cf.* : ***koñsailher, mêr***

**Ur yontr din zo bet koñsailher ha adjun barzh Kalaner** : Un oncle à moi a été conseiller et adjoint à Calanhel *(Kalaner)* ; **Ha goude pé oan elu mêr oa 'h é bet adjun ganiñ pad dow vanda, dow remzi :** Et c'est après que je fus élu maire qu'il a été mon adjoint pendant deux mandats, deux contrats *(Kalaner)*

**ADMINISTRASSÏON** [administra'sijən] : [***administration*** 1623] n.f. (pl. **administrassionou** [administra'sjɔ̃:nu]) ; Administration

**ADMINISTRATIFOU** [administra'tifu] : [***administratifou*** 1984] n.pl. ; Administrateur ou fonctionnaire du monde agricole

**Ar reñ-s(e) so administratifou** : Ce sont des fonctionnaires du monde agricole *(Poullaouen)*

**ADMIRAÑ** [ad'miːrə] : [***admira*** 1709] vb. ; Admirer

**Ha neu'n ma ouïe-heñw 'n-om digemer ga'r re vïe (a)ssames gantoñ, bid agreabl deuh ar re vis(e) (a)ssames gantoñ, eh beñ hezh vise admiret ga an dud !** : Et alors s'il savait s'y prendre avec ceux qui l'accompagnaient, être agréable avec ceux qui l'accompagnaient, eh ben les gens l'admiraient ! *(Kleden)*

**A-DOST** [a'dɔst] : [***a tost*** 1499 ; ***a dost*** 1659] ad. ; De près

✗ *cf.* : ***tost***

**Me(d) n'o ket gwraet ar pezh oa lar(e)t hañ ! Nag a-dost...** : Mais ce qui fut dit ne sera pas fait hein ! Ni de près... *(Lannedern)*

➢ **Deus a-dost** ; De près ; **Kalz a dud teu da joukour (a)ha(n)on ! Kalz re-yowank deuh a-bell, pass deuh a-dost med deuh a-bell...** : Beaucoup de gens viennent m'aider ! Beaucoup de jeunes de loin, pas de près, mais de loin... *(Plourac'h)*

➢ **Pa vé kaojeet deuh ar blei / Vé gwelet e lost a-bell pe a-dost** : Quand on parle du loup / On en voit la queue de loin ou de près *(Plouïe)*

**A-DRAK** [(a)drag-k] : [***a-drak*** 1927] ad. ; En vrac

✗ *syn.* : ***a-dreus, a-dreus-kàer, brilabrailhed, mell-divell***

**Ur brenadenn (a-)drak** : Un achat en vrac *(Poullaouen)* ; **A-drak neus prenet** : Il a acheté en vrac *(Poullaouen)*

**ADRAME** [drɑ̃m(ə)] : prép. ; Parce que / À cause de / Du fait que (cf. **ablamour**)

**A-DREÑW / A-DRE / A-DRAÑW / BA-DREÑW** [(b)a'drɛ̃w] [(b)a'drɑ̃w] [(b)a'dre] : [***adreff*** 1499 ; ***a drên*** 1659 ; ***a drê, a-draouñ*** 1732] ad. & prép. ; Arrière / Derrière

✗ *m. comp.* : ***a-souïss-a-dreñw, penn-a-dreñw*** ; *syn.* : ***war-lerc'h***

◆ Arrière ; **Sa(v)et war e dreid (a-)dreñw** : Levé sur ses pattes arrières *(Poullaouen)*

◆ Derrière ; **Ha vije 'vi(d) laka(d) hezh a-dreñw** : C'était pour le mettre derrière *(Skrigneg)* ; **An ti koshou ba-dreñw, ahe his-se** : La plus vieille maison derrière, là-même *(Plouïe)* ; **Ha me a-dre an nor-dal ba an ilis** : Et j'étais derrière la porte du frontispice à l'intérieur de l'église *(Berrien)* ; **A-drañw ar puñs oa ur pezh-mell men sanket un tamm ba'n douar** : Derrière le puits se trouvait une très grosse pierre un peu enfoncée dans le sol *(Lokmarïa)* ; **Ha heñw oa é labour neuhe war i vekanik dèoñ a-dreñw d'ar preness** : Et il travaillait alors sur sa machine derrière la fenêtre *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ba-dreñw, war an issu ahe** : Derrière, là sur le bout de terrain communal *(Berrien)* ; **Heus keme(d) mond dreñw an ti ahe, ahe zo ur lïorzh !** : Vous n'avez qu'à aller là-derrière la maison, là il y a un potager *(Skrigneg)*

➢ **A-dreñw e gein** : Dans le dos (derrière le dos) ; **Pugur neus stag(et) i zoworn dreñw i gein** : Puisqu'il s'est attaché les deux mains dans le dos *(Kolloreg)* ; **Heñ blije ket daoñ vije gwraet Cheletenn daoñ ! Gwraet a vije dreñw i gein, me(d) pass fass daoñ !** : Il n'aimait pas qu'on l'appelle « Cheletenn » ! On faisait dans son dos, mais pas face à lui ! *(Skrigneg)*

➢ **An tu-dreñw** : L'arrière / L'autre côté (derrière) ; **Ya, pezegwir ni oa aet ba an tu-dreñw, ene zo ur sal** : Oui, puisque nous étions allées derrière où se trouve une salle *(Skrigneg)* ; **Ba-lem oan-m(e) à chom, oa un noñr dreñw 'n ti, an tu-raog oa uhel, me(d) an tu-dreñw oa ijel** : Là où j'habitais, il y avait une porte à l'arrière de la maison, l'avant était haut, mais l'arrière était bas *(Skrigneg)*

➢ **Aseenn-dreñw** : Siège arrière ; **Laket é ar vïou war an aseenn-dreñw** : Les œufs sont mis sur le siège arrière *(Brennilis)*

➢ **Béc'h-dreñw** : Charge arrière ; **Ar souvandrïer(e)nn vé lak(et) d'ar jô (e)vid ampech ar c'harr d(a) skour pé vé re béc'h-dreñw !** : On met la sous-ventrière à la monture pour empêcher la charrette de verser lorsqu'il y a trop de charge arrière ! *(Speied)*

➢ **Chechañ a-dreñw** : Se retirer / Tirer en arrière (cf. **chech-dreñw**) ; **Matre'n (v)o mastrouilhet hi bouton-kov ma jeches 'dreñw** : Peut-être vas-tu lui souiller le nombril, si tu te retires *(Poullaouen)* ; **Med c'hwi renk chech an ar 'dreñw un tamm bihen (iv)e** : Mais, tu dois tirer la charrue en arrière un petit peu aussi *(Kleden)*

➢ **Chech e rèr gantoñ a-dreñw dalc'h-mad** : Travailler constamment très doucement *(Plouïe)*

➢ **Dond a-dreñw** : Reculer ; **Ya, kar ur veuc'h, ma 'h ee ba-lec'h zo bouilhenn, ma santè 'n dra-s(e) 'hond barzh, tàè dreñw** : Oui, car une vache, si elle allait là où il y a une fondrière, si elle sentait ça entrer, elle reculait *(Kleden)*

- **Dre-dreñw / Dre-drañw** : Par l'arrière / Par-derrière ; **Pé vije laret d'ar c'heseg dond zougès da vrabañ ha chechès dre-dreñw** : Lorsqu'on disait aux chevaux de venir tu portais ton brabant et tu tirais par-derrière *(Plouïe)* ; **Yann dre-drañw, dre war-horre ar vorn, dizolo ar vorn, tenn ur men kuit ha làerezh ar gwign** : Yann par l'arrière, par le dessus du four, découvre le four, enlève une pierre et vole la brioche *(Plonee)* ; **Keit e vi krog kontañ koñchennou dèoñ, me 'h ay dre-dreñw damaït ha me dapo ur banerad-sivi** : Tandis que tu commenceras à lui raconter des histoires, tout à l'heure j'irai par-derrière et je choperai un panier de fraises *(Ar Fouilhez)*
- **Kass a-dreñw** : Amener vers l'arrière ; **C'hwi lake ar jô ba'r limon hag ar c'hu(l)ier neu'n zo (e)vi(d) kass ar c'harr 'dreñw !** : Vous mettiez la monture dans le limon et alors l'avaloir, c'est pour amener la charrette vers l'arrière ! *(Speied)* ; **Lod lare « ri a-dreñw ! », med oa ket daw, ar marc'h ouïe (a-)walc'h pé vïe lar(e)t « ri » daoñ, (a-)benn-neu'n gomañse-heñw kass 'dreñw (e)n-ur harp e rèr ba'r c'hulier** : Certains disaient « ri a-dreñw » mais, ce n'était pas nécessaire, le cheval savait bien quand on lui disait « ri », pour-lors il commençait à amener vers l'arrière en appuyant son cul dans l'avaloir *(Kleden)*
- **Klwejenn-dreñw** : Ridelle arrière ; **Ya, kostïou, ar roudou, hoñzh oa ur glwejenn, ur glwejenn-dreñw** : Oui, les côtés, les roues, ça c'était la ridelle, la ridelle arrière *(Kareis)*
- **Lar traou a-dreñw an dud** : Parler dans le dos des gens / Dénigrer les gens *(Plouïe)*
- **Menotet ba-dreñw e gein** : Menotté dans le dos ; **Un', ale ! Menotet ba-dreñw i gein** : Un, allez ! Menotté dans le dos *(Kleden)*
- **Mond war-dreñw** : Reculer ; **Ha (a-)benn oa deut d(a) sikour oa laket ar marc'h d'ond war-dreñw** : Et quand il vint secourir, on fit reculer le cheval *(Kleden)* ; **Dow zevezh mond war-dreñw dalveont ket un devezh mond war-raog** : Deux journées à reculer ne valent pas une journée à avancer *(Plouïe)*
- **Roiñ *udb.* a-dreñw** : Donner *qqchose* sous le manteau ; **A-dreñw voa rôet traou dèoñ a-walc'h** : Il donna sa part sous le manteau *(Plonee)*
- **Sevel war e dreid a-dreñw** : Monter sur ses grands chevaux ; **Ha neu'n ma saw(et) war ma dreid a-dreñw** : Et je me montais alors sur mes grands chevaux *(Lokarn)* ; **Oh ! Neu'n oa-hè saw(et) war o dreid a-dreñw** : Oh ! Ils montèrent alors sur leurs grands chevaux *(Lokarn)*
- **Souïss a-dreñw da *udb.*** : Reculer *qqchose* ; **Blam se é gwelloc'h souïss 'dreñw d'ar fil** : C'est pourquoi il est préférable de reculer le fil *(Kallag)*
- **Taped *ub.* dre-dreñw** : Prendre *qqn.* par-derrière (sex.) ; **Hemañ ba'r park, tapet (a)nèi dre-dreñw** : Il alla dans le champ et la prit par-derrière *(Kleden)*

**ADRESSIÑ** [a'drɛsə] : [***addressy*** 1689] vb. ; Adresser

✗ *cf.* : ***kaoseal deus***

**Adresset da berson Landelo** : Adressé au recteur de Landeleau *(Kolloreg)* ; **Hag sete ma (e)n-om adress d'ar mêr** : Et je m'étais donc adressée au maire *(Plouïe)* ; **Ha 'n-im adress' deuzhtu da *le consulat français*** : Et on s'est adressé de suite au consulat français *(Ar C'hastell-Ne)*

**A-DREUS / A-DREUJ** [(a)'drø:z-s] [(a)'drø:ʒ-ʃ] : [***atreux*** 1499 ; ***a dreus*** 1659] ad. & prép. ; De travers / (À / En) travers / Transversal (-e) / & fig. En désordre / En vrac

✗ *syn.* : ***a-drak, treus*** & *syn. fig.* : ***brilabrailhed, mell-divell*** ; & *cf.* : ***eneb-garzh, sklabe***

◆ (à / en) Travers ; **Aret a-hed, aret a-dreus** : Labourez en long, labourez en travers *(Poullaouen)* ; **'Dreuj ar prajeier ah(e), pet(r)a oa ? Oa k(et) ur c'hilometr...** : Là à travers les prés, qu'est-ce qu'il y avait ? Il n'y avait pas un kilomètre... *(Skrigneg)* ; **Ni a'h ee ahann a-dreus toud ahe, d'ar bourk ahe gis-se** : Nous allions d'ici à travers là, là-même au bourg *(Skrigneg)* ; **Oh ! Gwelloc'h doc'h mond dre ahe 'dreus, ahe zo un hent 'dreus** : Oh ! C'est mieux pour vous d'aller par là à travers, il y a là un chemin à travers *(Plonee)* ; **Ya ! Ha deut d'ar yêr ! 'Dreus ar mene toud deus Plougras, a-dreus toud !** : Oui ! Elle était revenue à la maison ! De Plougraz à travers toute la montagne, complètement à travers ! *(Skrigneg)* ; **Set oaint deut toud war i lerc'h 'n-or haloupad 'dreus ar parkeier amañ gi-m(añ)** : Ils vinrent donc tous à sa poursuite en courant à travers les champs ici-même *(Kleden)* ; **Sete bremañ meus keme(d) un taol divac'h da reiñ a-hed hag a-dreus ha passeal goude ar rastell-houarn warnoñ hag on prest da hadañ !** : Et donc maintenant je n'ai qu'un coup de croc à donner en long et en travers et passer ensuite le râteau de fer dessus et je suis prête à semer ! *(Skrigneg)* ; **Sete war-lerc'h an tamm plous-se neuhe vije laket a-dreus, mo(d)-se oa pejou potoiou, mé-keres hag a'h ee warne hag a vije sterdet** : Et donc après cette paille-là on plaçait en travers, il y avait comme ça d'énormes poteaux, si tu préfères, qui allaient dessus et on serrait *(Skrigneg)*

- **A-dreus dre** : En coupant par ; **Pudur oa chom, oh pass pell ahann ! C'hwec'h kilometr hag a-dreus dre di-Jeanine amañ hi-mañ** : Puisqu'il habitait, oh pas loin d'ici ! Six kilomètres en coupant par chez Jeanine ici-même *(Skrigneg)*
- **A-dreus hag a-hed** : En pagaille ; **Ahe (e)maint a-dreus hag a-hed** : Ils sont là en pagaille *(Plouïe)*
- **A-dreus kartel** : Via un raccourci ; **Oagn bet ba ur par(do)n bennaket ha oagn aet d'ar gêr 'dreus kartel, dre un hent kozh bennaket** : Ils allèrent dans un pardon quelconque et allèrent à la maison via un raccourci, par un vieux chemin quelconque *(Plonee)*
- **A-dreus-toud** : À travers champs ; **Aet oan da Gêrwan 'dreus-toud** : J'étais allé à Kêrwan à travers champs *(Laz)*
- **A-dreus-toud !** : Séance tenante ! / Sur-le-champ ; **'Dreus-toud !** : Sur-le-champ ! *(Lannedern)*
- **An heñi a-dreus** : La transversale (ex. barre transversale, etc.) / Celui de travers ; **Hem(añ) vis(e) gwraet ar moell-karr (a)naoñ, ar moell, 'n heñi a-dreus tàè am(añ) ha 'h ee d'an tu-ell** : On l'appelait le moyeu de charrette, le moyeu, la transversale venait ici et allait de l'autre côté *(Kareis)*

- **Bale a-dreus** : Marcher de travers ; **Oan ket 'fale 'dreus na mann e-bed** : Je ne marchais pas de travers ni rien *(Poullaouen)*
- **Be *udb.* a-dreus ga *tud*** : *Qqchose* qui se passe mal entre *des gens* ; **Oh matresse oa bet un dra a-dreus gate ur wech bennaket** : Peut-être qu'une fois quelque chose s'est mal passé entre eux *(Berrien)*
- **Kompren a-dreus** : Comprendre de travers ; **Komprenet meus a-dreus** : J'ai compris de travers *(Skrigneg)*
- **Mond a-dreus *udb.*** : Traverser *qqchose* ; **Ur pezh barrenn-hou(a)rn oa c'hoazh ha 'h ee 'dreus d'an eil tu d'egile** : Il y avait encore une grande barre en fer qui traversait d'un côté à l'autre *(Berrien)*

**A-DREUS-KÀER** [(a)drøs'kɛ:r] : [***a-dreuz kaer*** 1929] ad. ; Complètement de travers

**Un' deus ma ouvrïerien oa koueet 'dreus-kàer deus an dôenn keit-ha lake an tuilou war-lein an dôenn** : Un de mes ouvriers fût tombé complètement en travers du toit alors qu'il mettait les tuiles sur le faîte du toit *(Skrigneg)* ; **An hent vo gwraet war-gourr(e) ar barraj, an hent basseo 'dreus-kàer ha' so papred tri di ha' 'h ey da vale** : La route sera faite sur le barrage, la route passera complètement en travers et il y a toujours trois maisons qui seront bazardées *(Poullaouen)*

**A-DU** [(ə)'dy:] : [***a dû*** 1850] ad. ; (**- ga**) Favorable (à)

✗ *syn.* : ***douged***

**Ha ba'r skol, ar skolêrien hag ar skolêrésed, (in)d oaint ket 'du ganemp tamm (e-)be(d) ! Ar re-he oa toud (e)vi(d) re ar bourk !** : Et à l'école, les instituteurs et les institutrices ne nous étaient pas du tout favorables ! Ils étaient tous pour ceux du bourg ! *(Skrigneg)*

**ADVERSER** [ad'vɛrsɛr] : [***adverser*** 1530] n.m. (pl. **-ien** [advɛr'sɛrjən]) ; Adversaire

**Med (e)n-om ingalet meump gwraet dalc'h-mad ga'r re oa adverserien dimp ha n'eus ket bet problemou heñ** : Mais nous nous sommes toujours arrangés avec nos adversaires et il n'y a pas eu de problème hein *(Kalaner)*

**AEGOU** ['e:gu] : [***aegou*** 1992] n.pl. ; Pas de vis

**Torret heus an aegou** : Tu as cassé le pas de vis *(Poullaouen)*

**AEGRENN** [ɛ:g(r)ən] : n.f. ; Aigreur (senteur aigre)

✗ *cf.* : ***afenn, c'hwezh, flêr***

**Un dra-all zo c'hoa(zh) 'è, c'hwezh fall 'è, 'benn-neuhe vé lar(et) un aeg'enn** : Il y a aussi encore autre chose, une mauvaise odeur également, pour-lors on dit une aigreur *(Laz)* ; **Ma vé un' ha' vé mew-dall as(e) gis-s(e) ha' vé c'hwezh ar gwin gantoñ, pet(r)am un' ha neus bet chetet as(e) gis-s(e), gwin ru ha neuhe trenk, ah ! Un aeg'enn oa !** : S'il y a quelqu'un qui est complètement soûl là comme ça et qui exhale une odeur de vin, ou bien quelqu'un qui a vomi comme ça, du vin rouge et aussi aigre, ah ! C'était d'une aigreur ! *(Laz)*

**AEL** [ɛ:l] : [***ael, el*** 1499] n.m. (pl. **-ed** ['ɛ:ləd-t]) ; Ange

**A-ENEB / NEB** ['e:nəb-p] [neb-p] : [cf. vx. br. ***enep*** ; ***aenep*** 1499] ad. & prép. ; Contre / Opposé (-e) à

- **Be a-eneb da *ub.*** : Être (contre / opposé (-e)) à *qqn.* ; **Ha ur juj oa toud ha oè 'eneb dèi kaos noa lak an tan** : Et il y avait un juge et tout qui était contre elle parce qu'elle avait mis le feu *(Kergrist)* ; **An assossiassioñ zo ba Lemeeg so 'eneb d'ar barraj !** : L'association qui est à Lemezeg est contre le barrage ! *(Poullaouen)*
- **Lakad e voutou 'eneb o zu** : Mettre ses chaussures à l'envers ; **Laket ma ma boutou 'eneb o zu** : J'avais mis mes chaussures à l'envers *(An Uhelgoat)*

**AER** [è:r] [ɛ:r] : [vx. br. ***aer***] n. (avec ou sans mutation pour l'ad. suivant) ; Air(s) (tous sens)

✗ *m. comp.* : ***fris-aer***

**N'eus ket aer war 'r loar** : Il n'y a pas d'air sur la lune *(Kareis)* ; **An aer a gass ar vlêr kuit !** : L'air chasse la mauvaise odeur ! *(Skrigneg)* ; **Un' 'vi(d) an aer ha un' 'vi(d) an depach ! 'Vi(d) 'n estomog** : Un pour l'air et un pour la bouffe ! Pour l'estomac *(Skrigneg)* ; **An aer da lar(e)d d'an dud : Sè ! Gwel(et) a reh (a)ha(n)on heñ ! Me é mestr brem(añ) !** : L'air de dire aux gens : Tiens ! Vous me voyez hein ! Dorénavant c'est moi le patron ! *(Pleiben)* ; **Jilou 'ta ! Pudur oa bet a'el ! Hag ma'hat an dra-he na kemer(e)t un tamm aer hag ur gouad-a'el na digor(e)t an noñr hag ar poues, ma'hat, neus ruilhet ha aet da val(e) !** : Écoute donc ! Puisqu'il y avait eu du vent ! Et ça avait probablement pris un peu d'air, une bourrasque avait ouvert la porte et le poids a, probablement, roulé et avait été bazardé ! *(Skrigneg)*

- **Ba'n aer** : En l'air ; **Sevel a reent o rèr ba'n aer** : Ils levaient le derrière en l'air *(Poullaouen)*
- **Fouet an aer !** : À fond la caisse *(Ar Fouillez)*
- **Gad an aer** : Dans l'air ; **Amañ oa 'froñal gad an aer, ma haotr-kaezh ! Hag a lugerne !** : Ici il vrombissait dans l'air, mon pauvre ! Et il brillait ! *(Skrigneg)*
- **Kaoud aer** : Prendre l'air (pour une chose) ; **'Benn (e)ma komañs(et) ar chistr d'ond aw, am(añ) (e)ma les(k)et 'nèoñ d(é) gaoud aer, 'benn-neuh(e) teu ar gwel(e), 'benn-neuh(e) halle doc'h o(be)r ar gwin-êgr** : Quand le cidre commence à mûrir, ici on l'a laissé prendre l'air, pour-lors le lit apparaît, pour-lors vous pouviez faire le vinaigre *(Laz)*
- **Kaoud an aer da** : Avoir l'air de ; **Na ket an aer da drafikañ kalz** : Il n'avait pas l'air de beaucoup trafiquer *(Skrigneg)* ; **Oh nann ! Nagn ket 'n aer da santed...** : Oh non ! Ils n'avaient pas l'air de sentir... *(Skrigneg)* ; **Ya,**

**med heñ neus an aer da veañ digourdïoc'h 'vid ar re-all, né ket c'hoant da reiñ da gompren, just a-walc'h, lar né ket komprenet !** : Oui, mais il n'a pas l'air d'être plus dégourdi que les autres, il ne veut justement pas laisser entendre qu'il n'a pas compris ! *(Skrigneg)* ; **Ya, ar re-m(añ) neus bet disket brezhoneg, ar re-m(añ) oa deus kreis ar broust ha nagn ket aer da hoûd ar brezhoneg blam int bet un tamm barzh Paris** : Oui, ils ont appris le breton, ils étaient de la cambrousse et ils n'avaient pas l'air de savoir le breton parce qu'ils ont été un peu à Paris *(Skrigneg)*

- **Kaoud an aer da zusken lar ver ur seures** : Se faire passer pour un saint (m-à-m. avoir l'air de montrer qu'on est une sœur) ; **Med beañ zo lod ha' neus 'n aer da zusken lar vent seurésed, lar neugn ket gwraet mann e-bed ! Ar re-he é ar gwashañ !** : Mais y en a certains qui se font passer pour des saints, qu'ils n'ont rien fait ! Ce sont ceux-là les pires ! *(Skrigneg)*
- **Kaoud un aer da ve** : Avoir un air de ; **Ha oa bet ka(v)et restamañchou deus beiou, petrame deus mein ha' neus un aer da ve beiou** : Et on trouva des restes de tombes, ou-bien de pierres ayant l'air d'être des tombes *(Lennon)*
- **Kaoud un aer vad** : Avoir une bonne tête ; **Un aer vad neus-heñw** : Il a une bonne tête *(Poullaouen)* ; **Me ma ka(v)et un aer vad hag intellijant d'an den-te** : J'avais trouvé que cette personne avait une bonne tête et un air intelligent *(An Uhelgoat)*
- **Roiñ aer da *udb.*** : Aérer *qqchose* / Donner de l'air à *qqchose* ; **Heñ oa un tamm krog dé basseo ba'r jerden ba-maes, dé reiñ aer d'an douar ba-kreis-tre diw renk karotes pe saladen pe pezh pa c'hoant d'had** : C'était un petit croc à passer dehors dans le jardin, pour aérer la terre juste entre deux rangs de carottes, de salades ou de ce que tu voulais semer *(Kleden)*

**AES** [è:z-s] [ɛ:z-s] : [***aes*** 1499] ad. ; Facile (-ment) / (l') Aise

✗ *m. dér.* : ***dïaes*** ; *syn.* : ***aesed, braw, diboan, fassilamant*** ; & *cf.* : ***doñw***

◆ (l') Aise ; **Nann, ràet mignoc'h boued 'e dê doc'h an nos petram vis(e)-hè pad (a)n nos sorten ma vïe chet aes dê** : Non, on leur donnait plus de nourriture le soir ou-bien je sortais la nuit s'ils n'étaient pas à l'aise *(Kleden)* ; **Ar mestr deus ar re-s(e) ga(v)e papred tri pe be(va)r ha' 'o papred klass bid aes, nompass bid kapab ba'r béc'h !** : Leur maître trouvait toujours trois ou quatre qui chercheront à être à leur aise, incapables dans l'effort ! *(Kleden)*

◆ Facile ; **Ya, re aes é** : Oui, c'est trop facile *(Skrigneg)* ; **Douar aes da labourad** : De la terre facile à travailler *(Plouïe)* ; **Hezh neus ur boesson aes** : Il a l'alcool facile (modéré) *(Plouïe)* ; **N'é ket ken aes-te d'ober** : Ce n'est pas si facile à faire *(Lannedern)* ; **An dra-he n'é ket aes lared** : Ce n'est pas facile à dire *(Lannedern)* ; **Nann, din-me oa ket aes hañ !** : Non, ce n'était pas facile pour moi hein ! *(Poullaouen)* ; **Hezh é aes kompren 'naoñ heñ !** : Il est facile à comprendre hein ! *(Skrigneg)* ; **Loned reizh a-peu-prè, aes da labourad** : Des bêtes à-peu-près dociles, faciles pour travailler *(Plouïe)* ; **Un' e-hun ha oa ket aes daoñ chech ar brabañ** : Ce n'était pas facile pour un tout seul de tirer le brabant *(Plouïe)* ; **N'é ket war-goll na gwraet, aes a-walc'h d'o(be)r toud** : Ce n'est pas à perte qu'il l'a fait, c'est relativement facile de tout faire *(Plonee)* ; **An dra-he zo un dra, ma zad, n'é ket aes da lared** : C'est une chose, mon père, qui n'est pas facile à dire *(Sant-Hern)* ; **Un tabor blam dèi da vé uhel, vïe aessoc'h dèi** : Un tabouret afin qu'elle soit haute, c'était plus facile pour elle *(Ponvel)* ; **Hag a vis(e) pil(et) ar lann gad hom moteur-essañs, aessac'h oa deja !** : Et on concassait l'ajonc munis de notre moteur à essence, c'était déjà plus facile ! *(Kergloff)* ; **Med aessoc'h oa bevañ memes-tra neuhe ! Gav din, (e)vi(d) é bremañ** : Mais il était plus facile de vivre alors ! Je trouve, que ce n'est maintenant *(Sant-Wazheg)* ; **Un tamm bi(he)n pelloc'h ba-b(e)-lec'h oa aessoc'h dond maes** : Un peu plus loin où c'était plus facile de sortir *(Kleden)* ; **Ha mod-all ma vije gwraet war an oaled oagn dowbleged ! Goude ne v(o)a ket aes tamm e-bed !** : Et sinon, si on faisait sur l'âtre, elles étaient voûtées ! Bien que ce n'était pas du tout facile ! *(Pleiben)* ; **Ur chidour(e)n, un tamm rond ahe ha' vije laket, paotr-powr, ar re-mañ vije aes** : Un chaudron, un peu rond là que l'on mettait, mon pauvre, ils étaient faciles *(Skrigneg)* ; **Ah ! Me meus gwelet traou hañ ! Ya, traou ha n'int ket aes... Kaoud a ra din-m(e) la oa dec'h c'hoazh !** : Ah ! Moi j'ai vu des choses hein ! Oui, des trucs pas faciles... J'ai encore l'impression que c'était hier ! *(Ponvel)* ; **Ar bale war ar re-he da-houde oa sterd (iv)e lec'h pé vise trôet mad an douar, plén ha-toud, oa aes balo war'nê** : Ensuite il était difficile de marcher dessus aussi là où c'était facile lorsque la terre était bien labourée, régulière et tout *(Plouïe)* ; **Sete go(u)de-se neuhe an dra-he vise aes da denn-maes, pugur an dra-he vise da denn toud maes dre an dow benn** : Donc alors ensuite c'était facile à extraire, puisque ça s'extrayait par les deux bouts *(Speied)*

◆ Facilement ; **Me(d) kaoud a refeh aes a-walc'h, pugur endiket mad é** : Mais vous trouverez assez facilement, puisque c'est bien indiqué *(Skrigneg)*

- **Aes (war)** : Confortable (sur) ; **Ur sac'h na vise ket aes war da gein** : Un sac sur le dos qui t'était inconfortable *(Plouïe)*
- **Ba e aes** : À son aise ; **Ba ma aes** : À mon aise *(Lannedern)*
- **Be aes ga (*ub.* pe *udb.*)** : Être à l'aise avec (*qqn.* ou *qqchose*) ; **Med noa ket debret (a)nèi (a)naoñ, oa-hañw ket aes gati (a)naoñ !** : Mais il ne l'avait pas mangée, il n'était pas à son aise avec elle ! *(Sant-Wazheg)*
- **Beviñ aes** : Vivre tranquille ; **Vevin ket aes ! Na varvin ket eürus ma n'ouzon ket petra zo digoueet ga ma vaotr !** : Je ne vivrai pas tranquille ! Je ne mourrai pas heureux si je ne sais pas ce qui est arrivé à mon garçon ! *(Lokered)*
- **Deus e aes** : Selon ses moyens (financiers) ; **Detailh(et) vïent ha lak(et) ar pris war'nê ! Ha bep-heñi a gemerè deus i aes ! Hag ar c'hig vise mad 'd-afer-se !** : On les détaillait et on mettait le prix dessus ! Et chacun prenait selon ses moyens ! Et pour autant la viande était bonne ! *(Kareis)*
- **En-om santiñ aes** : Se sentir à l'aise ; **Ah gast amañ momp (e)vel ba'r yêr, amañ 'n-om sentomp aes !** : Ah putain ici nous somme comme à la maison, ici nous nous sentons à l'aise ! *(Plourac'h)*
- **Hezh zo aes da brenañ** : Il est facilement (corruptible / influençable) *(Plouïe)*

- **Kaoud aes** : Être aisé (-e) ; **Oh gast amañ zo tud ha neus aes memes-tra** : Oh putain les gens sont aisés quand-même *(Lokmaria)* ; **Oa ket gwal gontant gwel (a)ha(n)on hond ga un' ha na aes** : Elle n'était pas très contente de me voir aller avec un qui était aisé *(Poullaouen)* ; **Hezh, wechou vis(e) 'lahañ ar loned ba'r feurm pet(r)a ! Moc'h ha wechou mem(es), oa ar re na müoc'h a aes : Ur loue !** : Parfois il tuait les bêtes dans la ferme quoi ! Des cochons et parfois même, c'étaient les plus aisés : Un veau ! *(Kareis)*
- **Kaoud aes da + *vb.*** : Avoir les moyens de + *vb.* / Pouvoir facilement + *vb.* ; **An heñi na aes da bêo mïoc'h, beñ hezh vije gwraet ur sakre ton gantoñ !** : Celui qui avait les moyens de payer plus, ben on lui faisait un sacré décorum ! *(Berrien)* ; **Memes tud ha' zo 'labour(a)d ha neugn ket aes 'ta ! Ha vé à kousked ba'h o otoiou !** : Même des gens qui travaille et qui n'ont pas les moyens tiens ! Et qui dorment dans leur voiture ! *(Skrigneg)* ; **Troiñ 'nèi vise daw doc'h, fres 'nèi ha passeal ar roulér(e)s ba-neu'n 'vid kaoud 'nèi aes d(a) labour(ad) an de war-lerc'h** : Il vous fallait la labourer, la herser et passer pour-lors le rouleau pour pouvoir plus facilement la labourer le lendemain *(Speied)* ; **'N hi(ni) na ket (a) demz lake ludi ! Gwich-all, houzoh walc'h, tou'n dud na ket aes da gaoud temz** : Celui qui n'avait pas d'engrais mettait de la cendre ! Autrefois, vous savez bien, tout le monde n'avait pas les moyens d'avoir de l'engrais *(Skrigneg)* ; **Goulskoude na aes da brenañ ur boupeenn din 'ha, med vij(e) ket gwraet, vij(e) ket fouetet an arc'hant mal-prepos** : Pourtant elle avait les moyens de m'acheter une poupée, mais on ne faisait pas, on ne gaspillait pas l'argent mal à propos *(Skrigneg)*
- **Kaoud aes ba'n ti** : Avoir une maison aisée ; **Ha pé vé troc'het ar bara ken tew 'ta é red kaoud kalz aes ba'n ti** : Lorsque l'on coupe le pain si gros tiens il faut avoir une maison très aisée *(Lokmarïa)*
- **Kousked aes** : Dormir tranquille ; **Ya, bremañ 'h on trankil da zond ha zo voien demp da gousked aes 'ha !** : Oui, maintenant je suis tranquille pour venir et nous pouvons dormir tranquille ma foi ! *(Skrigneg)*
- **N'é ket traou aes** : Ce n'est pas chose aisée ; **Ha boutou-berr n'é ket traou aes** : La jalousie n'est pas chose aisée *(Poullaouen)*

**AESAMANT / AESAMED** [è'zɑ̃mə(n)d-t] : [***esamant*** XVI[e]] n.f. ; Aise(s)

**Hemañ na un tamm aesamant** : Il avait quelques aises *(An Uhelgoat)*

- **Me zo hond d'ober ma aesamed** : Je vais aux toilettes, au petit coin *(Plouïe)*

**AESED** ['è:zəd-t] : [***æset*** 1710] ad. ; Aisé (-e) / Évident / Facile

✗ *syn.* : ***aes***

◆ Aisé (-e) ; **Ur lon-keseg zo aesetoc'h da zressañ** : Un cheval est plus aisé à dresser *(Skrigneg)* ; **Hag oa kalz aesetoc'h da zornañ ha dibellañ ree** : Et il était beaucoup plus aisé à battre et la balle se détachait *(Berrien)* ; **Gan ar machin o(be)r koat oa deja un tamm mat aesetoc'h blam da sterdo 'nê ha toud** : Avec la machine à faire du bois c'était déjà bien plus facile pour les serrer et tout *(Pluskelleg)*

◆ Évident ; **Ba'r c'hour, ba ar rekreassionou oa daw kaoseal galleg ! Oa ket aesed ! Tou'n dud gaosee brezhoneg...** : Dans la cour, en récréation il fallait parler français ! Ce n'était pas évident ! Tout le monde parlait breton... *(Kergloff)*

◆ Facile ; **Kaoud a ra diñ é gad koat-kelve ha' oa kalz aesetoc'h da dreiñ !** : Je crois que c'est avec du noisetier qui était plus facile à tourner ! *(Skrigneg)*

**AESETAAD** [èze'tɑ:d-t] : [***ezetaat*** 1866] vb. ; Faciliter

- **Aesetaad da *ub.*** : (s') Arranger (santé) ; **Ah ! Sell Gab ! Amañ meus un tamm morboan, 'h añw da zuskeus 'naoñ dit ! Ma hije tennet-hezh din-me vije bet aeseteet din** : Ah ! Regarde Gab[riel] ! J'ai là une petite douleur sourde, je vais de la montrer (dent) ! Si tu me l'avais arrachée ça m'aurait arrangé *(Skrigneg)*

**AEZHENN** ['e:zən] : [***aezen*** 1752] n.f. ; Émanation / Vapeur chaude

✗ *cf.* : ***bapeur***

**Ha vije tapet ar fleur hag a vïent laket ba'h ur torch tomm ! Hag an dra-he goude, ma'hat an aezhenn deusounte ree vad ma'hat d'i pruched** : On prenait les fleurs et on les mettait dans un torchon chaud ! Et ça après, leur émanation te faisait probablement du bien à la poitrine *(Skrigneg)*

**A-FASS / A-VASS** [(ə)'fas] [(ə)'vas] : [***a faç*** 1834] loc. prép. ; (**- da**) En face (de)

**Ha Catherine a vije à kousked ba'r gambr a-vass da moèr(e)b 'Fin, sell ar mo(d)-se deuh an noñs vij(e) k(et) hi-hun !** : Et Catherine dormait dans la chambre en face de tante 'Fin, ainsi elle n'était pas seule la nuit ! *(Skrigneg)*

**AFEL** ['afəl] : [***afl*** 1992] ad. ; (cf. **men-afel**)

**AFENN** ['afən] : [***afren*** 1919] n.f. ; Exhalaison / Odeur (& nauséabonde, pestilentielle) / Pestilence / Puanteur / Relent / Senteur

✗ *syn.* : ***aegrenn, flêr, touf*** ; & *cf.* : ***c'hwezh***

**Amañ zo un afenn fall** : Ici il y a une mauvaise odeur *(Pleiben)* ; **Santet vé un afenn ahe** : Là on sent une odeur *(Pleiben)* ; **Un afenn vad a santon** : Je sens une bonne odeur *(Pleiben)* ; **Un afenn zo kentoc'h c'hwezh toufet, louedet 'è ma peus c'hoant** : Une « afenn » c'est plutôt une odeur de renfermé, moisi aussi si tu veux *(Laz)*

**AFER / EFER / ARFER / ERFER / ÊR** ['a(r)fər] ['ɛ̀(r)fər] [ɛ̀:r] : [***affer*** 1576] n.f. (pl. **-iou** [a'fɛrju]) ; Affaire / Besoin

✗ *m. comp.* : ***evid-afer*** ; *syn.* : ***jeu, e(zo)mm***

◆ Affaire ; **An dra-he zo un afer-all** : Ça c'est une autre affaire *(Lannedern)* ; **Kroc'henig noa ket afer ga den e-bed, (ne)med-seped ga e dud e-hun c'hoa(zh)** : Kroc'henig n'avait affaire à personne, excepté à ses propres parents *(Plonee)* ; **Sete oa bet ur sakre afer oa bet ahe !** : C'était donc une sacrée affaire qu'il y eut là ! *(Plouïe)* ; **Ma vé gwraet aferiou, zo un aferiou ha' varch ha' lak tud da labour(a)d ! Rà un tamm buhe d'ar vro !** : Si on fait des affaires, ce sont des affaires qui marchent et qui font travailler des gens ! Qui donnent un peu de vie au pays ! *(Lannedern)* ; **Pa vije gwel(et) lod deuh ar baotred, an dra-he oa ket o afer sañset : Mond da wel(ed) 'hañw nije doret ar yir, pa vije gwelet 'h o(be)r, lar hezh so ur goges !** : Lorsqu'on voyait certains hommes, ce n'était censément pas leurs affaires : Aller voir si les poules avaient pondu, quand on les voyait faire, on disait que c'est un « koges » *(Skrigneg)*

◆ Besoin ; **Beñ vis(e) bet arfer raog !** : Ben il y aurait eu besoin avant ! *(Sant-Wazheg)* ; **Med bremañ vé ket erfer sailhou kin** : Mais maintenant on n'a plus besoin de seaux *(Speied)* ; **Ah ! Pass melchen tomm ha' vïe ket êr da reïñ dê ! Hezh ree droug-kov dê** : Ah ! Y avait pas besoin de leur donner du trèfle chaud ! Ça leur donnait mal au ventre *(Kareis)*

- **Be en afer (deus / da)** : Être en charge de ; **Nann, n'é ket bet en afer da 'r c'heseg 'nèi** : Non, elle n'a pas été en charge des chevaux *(Laz)*
- **Kaoud efer da *ub.*** : Avoir besoin de *qqn.* ; **Vis(e) ket erfer da'nê ba'r fin 'e** : À la fin on n'avait pas besoin d'eux non-plus *(Speied)* ; **Pa oa gwraet siman dan ar lon(ed) vis(e) ket erfer da hezh** : Lorsque l'on fit du ciment sous les bêtes on n'avait plus besoin de lui *(Speied)*
- **Kaoud afer da + *vb.*** : Avoir besoin de + *vb.* ; **Meus afer d'ober se** : J'ai besoin de faire ça *(Kergrist)*
- **Kaoud afer *udb.*** : Avoir besoin de *qqchose* ; **C'hwi foa erfer ur mil lur pe dow-vil lur** : Vous aviez besoin de mille francs ou deux mille francs *(Sant-Wazheg)*
- **Klask afer** : Chercher des histoires ; **Ma vije un dèn dalc'h-mad klask afer** : S'il y avait une personne qui cherchait constamment des histoires *(Plouïe)* ; **Jalouss... Ya, klask afer ya ! Ar mo(d)-se oa kont !** : Jalouses... Oui, chercher des histoires oui ! C'était comme ça ! *(Berrien)*

**A-FESSON** [(ə)'fɛsən] : [***a faeçzon*** 1732] ad. ; Convenable

✗ *syn.* : ***a-zoare, 'vel zo gleet***

**Ar re-mañ lar debowe n'eus ket bet gall kaoud na lon 'fesson e-bed na nitra e-bed da stag deuh ar c'harr** : Ceux-ci disent depuis qu'on n'a pu avoir aucune bête convenable ni rien du tout à atteler à la charrette *(Landelo)*

**A-FETEPAÑS / A-FETEPAS** [fɛ'tepɑ̃s] [fɛ'tepas] : [***a fetepans*** XVIII^e] ad. ; Délibérément / Avec préméditation

**Gad un toufad-panal troc'het a-fetepañs (e)vid se** : Avec une touffe de genêt coupée délibérément pour ça *(An Uhelgoat)* ; **A-fetepas-kàer neus gwraet an dra-he** : Il a fait ça délibérément *(Poullaouen)*

**AFICHAÑ** [a'fiʃə] : [***afiñcha*** 1732] vb. ; Afficher

**Med abowe meus kaoseet deus re-all hag a lar din oa sañset da veañ afichet da lared pegement** : Mais j'ai depuis parlé aux autres qui m'ont dit que c'était censé être affiché pour dire combien *(Skrigneg)*

**A-FORZ** [a'fɔrz-s] : [***a forz*** 1500] ad. ; À force

**A-forz da roiñ d'un' ha d'egile, 'benn ar fin oa ket dour kin ! Oa ked banne dour mui !** : À force de donner à l'un et l'autre, pour finir il n'avait plus d'eau ! Il n'y avait plus une goutte d'eau ! *(Ar Fouillez)*

**A-GAOS / 'KAOS** [(a)'gɔːz-s] [kɔːz-s] : conj. & prép. ; Parce qu(e) / À cause (du fait qu(e))

✗ *syn.* : ***ablam, gad, pa, pegur***

**Ha ur juj oa toud ha oè (a-)eneb dèi 'kaos noa lak(et) an tan** : Et il y avait un juge et tout qui était contre elle parce qu'elle avait mis le feu *(Kergrist)*

**A-GEMENT / 'KEMENT** [(a)'gɛ̃m(əd-t)] ['kɛ̃məd-t] : [***a-gement*** 1992] conj. ; De (tout) ce que / Que, qui (après négation)

✗ *syn.* : ***hag a, hag-eñw***

◆ De (tout) ce que ; **Meus ket gwelet nintra 'gement interess (a)ha(n)on** : Je n'ai rien vu de ce qui m'intéresse *(Plouïe)* ; **N'eus ket mann e-bed a-gement interess (a)nê** : Il n'y a rien du tout de ce qui les intéresse *(Poullaouen)*

◆ Que, qui (après négation) ; **Nann, oa ket kalz 'gement na bet reüssisset barzh hañ !** : Non, il n'y avait pas beaucoup qui y avaient réussi hein ! *(Poullaouen)* ; **Oa kem(ed) ar langach 'gem' gaoseer d'ar mar(e)-se** : Il n'y avait que la langue qu'on parlait à cette époque-là *(Laz)* ; **Hezh so un dèn tàer ha n'eus keme(d) ar pezh a joñj 'gement zo mad !** : Oh ! Ce n'est pas facile de parler avec lui ! C'est quelqu'un d'irascible, il n'y a que ce qu'il pense qui est bon ! *(Skrigneg)* ; **An dra-he vije gwraet n'eus ket keid-se zo a-gement vije ket gwraet an dra-he !** : On faisait ça, il n'y a pas si longtemps que ça qu'on ne faisait pas ça ! *(Skrigneg)* ; **Ah nann-nann, med n'eus ket kalz a re-yowank 'gement gaosev brezhoneg benn ar fin** : Ah non-non, mais il n'y a pas beaucoup de jeunes qui parlent breton au final *(Skrigneg)* ; **Hag goullet meus diga Suzanne blam da wel 'hañw vij(e) kemeton a-gement a ouïe ar c'homjennou** : Et j'ai demandé à Suzanne pour voir s'il n'y avait que moi qui connaissais les mots *(Skrigneg)* ; **Ba du-mañ oa ket jô e-bed 'gement oa kap da chech tamm (e)-bed ! Toud oaint ga'r grom** : Il n'y avait chez moi aucun cheval qui était capable de tirer quoi que ce soit ! Ils avaient tous la gourme *(Ponvel)* ; **Ha ni zo sa(v)et toud ! N'eus keme(d) ma zad 'gement oa chomet en-dro d'ar chidour(e)n !** : Nous nous sommes tous levés ! Il n'y a que mon père qui était resté autour du chaudron ! *(Skrigneg)* ; **Traou dru, pugur oa ket lousou-all, me(d) gwich-all oa keme(d) lard ar moc'h 'kement a soeñgne 'n dud !** : Du gras, puisqu'il n'y avait pas d'autre

médicament, mais autrefois il n'y avait que la graisse de cochon qui soignait les gens ! *(Skrigneg)* ; **Med se zo kaos a pa 'n-om ga(v)es ba'r yêr, ar re-he gomprenent ket petra oa lenn na traou, me(d) oa keme(d) ar labour 'kement a gonte dê** : C'est pourquoi lorsque tu te retrouvais à la maison, ils ne comprenaient pas ce que c'était de lire ni rien, mais il n'y avait que le travail qui comptait pour eux *(Skrigneg)*

➢ **A-gement mod zo toud** : De toute sorte ; **Sklapet pa 'ha(n)on ba'h ar poull hag ene oa owr ha traou a-gement mod oa toud ha moñchou !** : Vous m'aviez jeté dans la mare et là il y avait de l'or et des trucs de toute sorte ainsi que des montres ! *(Skrigneg)*

**A-GIL-DORN** [(ə)gil'dɔrn] : [cf. ***kil an dorn*** 1716] ad. ; À rebrousse poil

**Sete vis(e) tap(et) ar skrivell gantoñ hag ar brouss ha vïe gwraet an dra-he 'gil-dorn neuhe** : Il prenait donc l'étrille et la brosse et il le faisait alors ça à rebrousse poil *(Sant-Wazheg)*

**A-GONDISSÏON / 'KONDISSÏON** [agɔ̃ndi'sijən] [kɔ̃ndi'sijən] : conj. ; À condition que

✗ *cf.* : ***kondissïon***

**Hezh gav mad toud pezh vé laket daoñ a-gondissïon a ho kalz !** : Il aime tout ce qu'on lui met à condition qu'il y ait beaucoup ! *(Skrigneg)* ; **Ya ! Med 'kondissïon n'o ket tennet (a-)ziganin pé 'o aet bras** : Oui ! Mais à condition qu'elle ne me soit pas enlevée lorsqu'elle aura grandi *(Plourac'h)* ; **Deus dre-amañ ra ket vorz, 'kondissïon ba bord ar mor a'h ey mad an traou !** : Par ici on s'en fout, à condition qu'au bord de mer tout va bien ! *(Poullaouen)*

**A-GOSTE** [(a)'gɔstə] : [***acostez*** 1499 ; ***a goste(z)*** 1659] ad. ; De côté / (de / en) biais

✗ *syn.* : ***a-skizh, a-vïes*** ; & *cf.* : ***koste***

◆ (de / en) Biais ; **Pa vije troc'het ed hemañ a heurte (a)nê tond a-goste hag un' vije war-lerc'h goude-se ga ar valz neu'n** : Lorsqu'on coupait le coupait le blé ça le poussait en allant en biais et ensuite il y en avait un derrière muni alors d'une faucille *(Berrien)* ;

◆ De côté ; **An nor oa a-goste ene ar mod-se** : La porte était de côté là-bas comme ça *(Kolloreg)* ; **Daw vis(e) lak erc'hent (a)-gost(e)** : Il fallait mettre de l'argent de côté *(Ponvel)* ; **Ha lod-all lar a lake ur men hag ur pezh mounted, sell mo(d)-se a'h ee toud an dour a-goste** : Certains autres disent qu'ils mettaient une pierre et une motte de tourbe, ainsi donc toute l'eau allait de côté *(Skrigneg)* ; **Vïent ket mouch(e)t neu'n (ne)med 'vid lak anê-gn da sell a-raog ha d'ampech anê da sell a-gost(e)** : On ne leur mettait alors seulement des œillères pour les faire regarder devant et les empêcher de regarder de côté *(Speied)*

**AGREABL** [a'gre:əb-p] : [***agreabl*** 1530] ad. ; Agréable / Charmant (-e)

✗ *syn.* : ***dâ***

◆ Agréable ; **Ba New-York memes-tra é bet agreabl** : À New-York ce fut quand-même agréable *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ma vis(e) ur mestr agreabl oa voaien da ve tost dèoñ** : Si c'était un maître agréable on pouvait être proche de lui *(Sant-Wazheg)* ; **Ha neu'n ma ouïe-heñw 'n-om digemer ga'r re vïe (a)ssames gantoñ, bid agreabl deuh ar re vis(e) (a)ssames gantoñ, eh beñ hezh vise admiret ga an dud !** : Et alors s'il savait s'y prendre avec ceux qui l'accompagnaient, être agréable avec ceux qui l'accompagnaient, eh ben les gens l'admiraient ! *(Kleden)*

◆ Charmant (-e) ; **Ur plac'h agreabl** : Une femme charmante *(Plouïe)*

**AGREAPLAÑ** [agre'ap(l)ə] : vb. ; Devenir plus agréable

**'Benn stage ar pri dac'h ar boutou, pegen pounner oa ar votes-koat ! 'Benn oa deut ar botou war-lerc'h oa agreapet an traou !** : Quand la boue collait aux sabots, qu'est-ce que le sabot de bois était lourd ! Quand les bottes sont apparues ensuite c'était devenu plus agréable ! *(Sant-Wazheg)*

**A-GREIS-TOUD / 'KREIS-TOUD** [(ə)grɛjs'tud-t] [krɛjs'tud-t] : [***a greiz-tout*** 1869] ad. ; Subitement / Tout à coup

◆ Subitement ; **Hei oa fatiket a-greis-toud** : Elle s'était évanouie subitement *(Berrien)* ; **A-greis-toud ar mod-se 'n-ur sevel !** : Subitement comme ça en se levant ! *(Skrigneg)* ; **Med bep ar mare teu da wel i vamm, a-greis-toud** : De temps à autres il vient voir sa mère, subitement *(Plouïe)* ; **Hag en-om gaoud a ree tud ene a-greis-toud : Pemp, c'hwec'h ga blousoniou-lèr** : Et des gens se retrouvèrent là-bas subitement : Cinq, six avec des blousons en cuir *(Ponvel)*

◆ Tout à coup ; **A-greis-toud teu da joñj diñ deuh ur gomz** : Je me rappelle tout à coup d'un mot *(Skrigneg)* ; **« Ma ! Sell ahe, ma ket joñj deus an dra-he » ven 'choñjal ha 'greis-toud teu !** : « Eh bien ! Voilà, je ne me rappelais plus de ça » pensais-je et tout à coup ça vient ! *(Skrigneg)* ; **Me meus choñj pa teue tud du-mañ, pa vijen-me 'selled deusoute, me ga(v)e ur si bennañket, a-greis-toud a gomañsen c'hoarzhin** : Je me rappelle lorsque des gens venaient chez moi, lorsque je les regardais, je trouvais un défaut quelconque, tout à coup je commençais à rire *(Skrigneg)*

**A-GROGAJOU** [agro'gɑ:ʒu] : ad. ; À divers reprises

**Mond dèi a-grogajou** : L'attaquer à divers reprises *(Poullaouen)*

**AHANE / D'AHANE** [ə'hã:ne] [da'hã:nə] : [***ahane*** 1464] ad. ; De là

**Pugur me oa ket yowank pa oan deut ahane** : Puisque je n'étais pas jeune lorsque je suis venu de là *(Kareis)* ; **Oan deut maes ahane ha ouïen mann e-be(d)** : Je sortis de là et je ne savais rien du tout *(Kallag)* ; **Nann, med benn digassañ hezh ahane** : Non, mais pour l'amener de là *(Skrigneg)* ; **Oh nondidïe ! 'Nev(e)-aet out ahane !** :

Oh nom de Dieu ! Tu viens juste de partir de là ! *(Skrigneg)* ; **Petra ?! 'Nev(e)-aet ahane ?!** : Quoi ?! Récemment parti de là ?! *(Skrigneg)* ; **Bet meus bet klêt 'zhpenn deg lon-keseg voa 'vi(d) chéñchañ 'nèoñ d'ahane ha laka(d) 'nèoñ un tu-all neuhe !** : J'ai eu entendu qu'il y avait plus de dix chevaux pour le tirer de là et le mettre alors ailleurs ! *(Pleiben)*

➢ **Tro-war-dro ahane** : Des alentours ; **Bet oa midissined tro-war-dro 'hane 'wel(e)d anèi hag a bareie ket !** : Il y a eu des médecins des alentours à la voir et elle ne guérissait pas ! *(Berrien)*

**AHANN / AHANNT** [(ə)'hɑ̃n(t)] : [***ahanan*** 1530 ; ***ahan*** 1659] ad. & prép & conj. ; D'ici / (**- da**) D'ici (que / à) / Avant / & conj. Si

✗ *syn.* : ***a-barzh, a-benn, a-beurzh amañ, alemañ, a-raog, kent***

◆ Avant ; **Ahann d'ur moman** : Avant un moment *(Ar Fouillez)* ; **'Vel an elektrissite n'é ket deut amañ gi-m(añ) 'hann da *61* 'nèoñ 'e !** : Comme l'électricité qui n'est pas non-plus arrivée ici avant 1961 *(Speied)***Ya, med me zo ankoue(ü)s 'e, wechou vé tap(et) un hano, ba b(e)-lec'h hag é bet passeet, tà ket choñj din 'hann an de war-lerc'h** : Oui, moi aussi je suis oublieux, parfois on chope un mot, où est-ce qu'il est passé, il ne me revient pas avant le lendemain *(Speied)*

◆ D'ici ; **Hag ahann hag alesse** : Et d'ici et de là *(Plourac'h)* ; **Ba Cr(o)as ar Vïer, tri gilometr ahann !** : À Croas ar Vier, à trois kilomètres d'ici *(Skrigneg)* ; **Med Boneur ahannt zo ur penna(d)ig mat deja** : Mais Botmeur d'ici ça fait déjà un sacré bon petit bout de route *(Berrien)* ; **Ha bremañ ra pell ahann da zevezh ar gwener** : Et maintenant ça fait long d'ici la journée de vendredi *(An Uhelgoat)* ; **Ahe n'ay ket mad an traou ! Me zo 'hond ahann** : Là ça ne va pas aller ! Je pars d'ici *(Skrigneg)* ; **Ha n'ee ket ba'n ilis 'hann vise e(rr)o ar person** : Et elle n'allait pas dans l'église d'ici que le prêtre n'arriva *(Lokarn)* ; **Ni a'h ee ahann a-dreus toud ahe, d'ar bourk ahe gis-se** : Nous allions d'ici à travers là, là-même au bourg *(Skrigneg)* ; **Ha (e)ma ket pell 'hann Berrien 'è, me(d) ma ket bet klêet an dra-he c'hoazh** : Et ce n'est loin non-plus d'ici à Berrien, mais je n'avais encore jamais entendu ça *(Skrigneg)* ; **Amañ oa ur prad ha' zigoueiè ba-bord ahann pet(r)a ! Deus ar feurm-ell a(ho)nt 'è** : Il y avait ici un pré qui arrivait au bord d'ici quoi ! De l'autre ferme là-bas aussi *(Kareis)* ; **Oa ket tal-kichenn amañ, an dra-he oa tre du-nt ba departamant Penn-ar-Bed, pell ahann** : C'était pas à côté d'ici, c'était par là-bas dans le département du Finistère, loin d'ici *(An Uhelgoat)* ; **Med n'é ket possubl ! Ah fidamdoue ! Ma vije gwraet deuh-ouin, me oa aet 'hann !** : Mais c'est pas possible ! Fichtre Dieu ! Si ça ne tenait qu'à moi, je serais déjà partie de là ! *(Skrigneg)* ; **Pudur oa chom, oh pass pell ahann ! C'hwec'h kilometr hag a-dreus dre di-Jeanine amañ hi-mañ** : Puisqu'il habitait, oh pas loin d'ici ! Six kilomètres en coupant par chez Jeanine ici-même *(Skrigneg)* ; **Hag ma yontr oa aet d'ar bresel ar bla(v)ezh naw ha tregont ha oa ket deuet d'ar gêr ahann ar bla(v)ezh dow-ugent** : Et mon oncle était allé à la guerre en trente-neuf, il ne revint pas à la maison d'ici quarante-deux *(Brennilis)* ; **Oh daon ! Pell oamp bet 'hat ! Da c'hwec'h eur oa 'benn oamp deut (a)hann ha oamp aet tro teir eur hag un dra mennañket** : Oh diantre ! Nous sommes restés longtemps tiens ! Il était dix-huit heures avant que nous partions d'ici et nous étions partis vers quinze heures et quelques *(Skrigneg)* ; **Ur chapel vraw neuhe hag a (e)mañ pell deus partoud 'è, pugur (e)ma pemp kilometr deuh ar bourk ! Setu a ra deg ahann, pugur (e)ma ba an tu-all deus Skrigneg** : Alors une belle chapelle qui est également loin de tout, puisqu'elle est à cinq kilomètres du bourg ! Ça fait donc dix d'ici, puisque c'est de l'autre côté de Scrignac *(Skrigneg)*

◆ (**- (m)a**) D'ici (que / à) / Jusqu'à ce que ; **Daw é domp chom amañ 'hann a teuy un' bennaket ahe** : Il faut que nous restions ici jusqu'à ce que quelqu'un vienne là *(Plouïe)* ; **Me lak anê ba'h ar c'hoñjelateur 'hann m'é e(rr)i tri-pevar liur** : Je les mets dans le congélateur d'ici qu'il arrive trois ou quatre livres *(Skrigneg)* ; **Un' vis(e) 'ho(r)tos 'hann vij(e) riñs(et) ar bak d'ar sul, ar bak-laezh** : Il y en a un qui attendait jusqu'à ce que le bac soit vidé le dimanche, le bac à lait *(Karnod)*

◆ Si ; **Vé prest d'ond da lak i vis ba rewr ur yar da wel 'hann vé vi gati !** : Il est prêt à aller mettre son doigt dans le cul d'une poule pour voir si elle a un œuf ! *(Skrigneg)* ; **Mad é da gomañs ha goude (v)o gwel(et), eh ! 'Hond da wel 'hann é mad da evañ !** : C'est bon pour commencer et après on verra, eh ! On va voir s'il est bon à boire ! *(Skrigneg)* ; **Hag a vije neuhe ar re-gozh a wele, pa vije deus taol, a wele 'hann oa ur paotr digourdi !** : Et il y avait alors les vieux qui voyaient, lorsque tu étais à table, qui voyaient si tu étais un garçon dégourdi ! *(Skrigneg)* ; **M(a) ameseg so aet-kuit, het(e) meus ket bet okasïon d'ond d'i jerdrin da jilou 'hann a glêchen ar grilhed !** : Mon voisin s'en est allé, je n'ai donc pas eu l'occasion d'aller dans son jardin pour voir si je peux entendre les grillons ! *(Skrigneg)*

➢ **Ahann di** : D'ici là *(Laz)*

**AHANO** [ə'hɑ̃ːno] : [***a hano*** 1557] prép. ; De là

**Da hezh neuhe voa rôet neu'n un tamm maner kozh dèoñ pell ahano, pell deuh ar re-all** : On lui donna alors un vieux petit château loin de là, loin des autres *(Plonee)*

**AHE / ASE** ['ahə] ['aːzə] : [***vase*** XVIᵉ ; ***ase*** 1659] ad. ; Là

✗ *cf.* : ***di, ene***

**Ahe zepande** : Là ça dépendait *(Plouïe)* ; **Ahe blij dê be** : Ils aiment être là *(Plouïe)* ; **Ase ouïon ket mann e-bed !** : Là je ne sais rien du tout ! *(Ponvel)* ; **Ahe (e)ma ar bern keuneud** : Le tas de petit bois est là *(Pleiben)* ; **Ahe oa ganet ar vamm-gozh ?** : C'est là qu'est née la grand-mère *(Plouïe)* ; **War hent Brest ahe zo ur gêr ahe** : Sur la route de Brest se trouve un village *(Plouïe)* ; **Oh ahe zo ur medissin yowank !** : Oh là on a un jeune médecin ! *(Berrien)* ; **Pos (a)nèi ahe** : Pose-la là *(Berrien)* ; **Ahe n'oc'h ket bet gwech e-bed (aha)noh ?** : Tu n'as jamais été là ? *(Laz)* ; **Lamp ba'r forn ahe gavo ket (a)han(o)h !** : Saute dans le four il ne te trouvera pas là ! *(Landelo)* ; **Tiri neve surtoud war Gallag ahe** : Surtout des maisons neuves ici sur Callac *(Kalaner)* ; **Ya, ahe 'n tu m(e)nnake(t) (e)ma** : Oui, il est là quelque part *(Plouïe)* ; **Ha na ur sakre feurm ahe d'an traoñ** : Et il avait une sacrée ferme là en contrebas *(Berrien)* ; **Ale kreus ahe ! Bremañ a vo plantet ahe** : Allez creuse là ! On va le planter là *(Plonee)* ; **Ur skol zo jerret ahe komañsamant ar bla** : Une école a fermé là au début de l'année *(Skrigneg)* ; **Mond a ran da**

**gontañ istor un' deusoute ba kêr ahe** : Je vais raconter l'histoire d'une d'entre elles ici en ville *(Plouïe)* ; **Ase (e)ma toud ? – Ya, ya, ase (e)ma toud** : Est-ce là tout ? – Oui, oui, c'est tout *(Kleden)* ; **A-blassou matre'n... Of ! Vé ket ahe papred...** : Par endroits peut-être... Of ! Pas là en tout cas... *(Skrigneg)* ; **Ya ! Goulskoude oa-hañw ket mechant hañ ! Ahe da weled ar mod-se** : Oui ! Pourtant il n'était pas méchant hein ! Là à voir comme ça *(Lokmarïa)*

- ➢ **Ahe gi(s)-mañ** : Là-même ; **Oh matresse vé ket kalz ahe gis-mañ** : Oh il n'est peut-être pas souvent là-même *(Berrien)*
- ➢ **Ahe gis-se / Ahe his-se** : Là comme ça ; **Med diwoul, kar ahe gis-se é torret dindan** : Mais attention car là c'est cassé en dessous *(Berrien)* ; **Te peus kime roiñ un tamm gwinizh heus ahe gis-se...** : Tu n'as qu'à me donner un peu de blé que tu as là comme ça... *(An Uhelgoat)* ; **Ha pigur ahe gis-se oa ur prij (e)vi(d) ar ferm** : Et puisque là comme ça il y avait un prix pour la ferme *(Sant-Wazheg)* ; **Hezh oa chom kichenn ahe his-se a-raog** : Il habitait auparavant à proximité de là *(Plouïe)* ; **Ma hechen ba'h an ilis ahe hi-se, daoust hag-añw a teufe i(v)e ?** : Si j'allais dans l'église là comme ça, est-ce qu'elle me suivrait aussi ? *(Berrien)* ; **Deuh ar c'hwiled-du ? Deuh ar re-he vé ka(v)et tro-walc'h é haloup ahe his-se !** : Des cafards ? On en trouve assez là qui grouillent là comme ça ! *(Plouïe)* ; **Fass din ba'r penn-se ahe his-se** : En face de moi dans ce bout-là là comme ça *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ya da filtrañ ahe his-se** : Oui pour filtrer là comme ça *(Ponvel)* ; **Med bremañ ma c'hamarad ahe his-se heñ gav mad re gwinizh-tu** : Mais maintenant mon ami aime celles au sarrasin *(Skrigneg)* ; **Hag ba ahe gis-se neuhe meus bet gwelet mé mamm 'h o(be)r 'è** : Et là comme ça alors j'ai vu ma mère faire aussi *(Sant-Wazheg)*
- ➢ **Dre ahe / Dre ase** : [***dré azé*** 1850] Par là ; **N'eus ket kin dre ahe, me meus bet un' 'pad pell** : Il n'y a plus par-là, j'en ai eu un pendant longtemps *(Karais)* ; **Oh ! Me meus gwel(et) un essem ! Me n'in ket dre ahe kin !** : Oh ! J'ai vu un fantôme ! Je n'irai plus par là ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! Gwelloc'h doc'h mond dre ahe 'dreus, ahe zo un hent 'dreus** : Oh ! C'est mieux pour vous d'aller par là à travers, il y a là un chemin à travers *(Plonee)* ; **Ba toud ar vro, dre ahe oa kimed heñi ar Rusquec dig-heñw oa ket bet lipet, oa ket bet devet** : Dans tout le pays, par ici il n'y avait que celui du Rusquec qui ne fut pas détruit, qui ne fut pas brûlé *(Landelo)* ; **Ta-hi heget da rastellad ar harzh dre as(e) (e)vid kaoud man hag neu'n deliou marw** : Elle devient obligée de râteler la haie par là pour avoir de la mousse et donc des feuilles mortes *(Motre)* ; **Daw vo dit mond da glask ur yar 'zo skloket dre ahe (a-)benn lak anèi da ve mamm dê !** : Il faudra que tu ailles chercher une poule qui a envie de couver par là pour la faire être leur mère ! *(Landelo)* ; **Oa kemed maner ar Rusquec, tro-war-dro dre ahe** : Il n'y avait que le manoir du Rusquec, dans les alentours par là *(Landelo)* ; **Dre as(e) vise ket ka(v)et (ne)med bar(a)-du pad ar bresel** : Par là on ne trouvait que du pain noir durant toute la guerre *(Motre)*
- ➢ **Dre ahe (his-se / gis-se)** : Par là(-même) ; **Memes-mod (e)vel chapelou war ar maes dre ahe hi-se** : Pareil que des chapelles à la campagne dans le coin ici *(Plonee)* ; **Toullet vise ar vazh dre ahe his-se** : On perçait le bâton par là-même *(Plouïe)* ; **Dre ahe 'his-se, ahe gis-se** : Par là-même, là-même *(Lokmarïa)*
- ➢ **Sell ahe toud** : Voilà tout ; **Eo ! Passeal a ragn di-rag da weled ha neuhe d'o(be)r fent, sell ahe toud...** : Si ! Ils passent devant pour voir et alors se moquer, voilà tout... *(Poullaouen)*
- ➢ **Set' ahe toud** : Voilà tout ; **Ur wich pe diw, set' ahe toud !** : Une ou deux fois, voilà tout ! *(Skrigneg)*

**A-HED** ['he:d-t] : [***a het*** 1659] ad. ; Durant / En long / Le long (de)

✗ *syn.* : ***e-pad, het-ha-hed*** ; & *cf.* : ***hed***

◆ En long ; **Aret a-hed, aret a-dreus** : Labourez en long, labourez en travers *(Poullaouen)* ; **Sete bremañ meus keme(d) un taol divac'h da reiñ a-hed hag a-dreus** : Et donc maintenant je n'ai qu'un coup de croc à donner en long et en travers *(Skrigneg* ; **Ar berchenn oa laket 'hed hag ur vun amañ ba'r penn a-raog** : On mettait la perche en long et la grosse corde ici à l'avant *(Berrien)*

◆ Le long (de) ; **C'hwi gavo hezh da zebiñ 'hed an hent !** : Tu le trouveras pour manger le long du chemin ! *(Landelo)* ; **Kerzh a ree ma botes 'hed ar stêr 'vel ur vatimant** : Ma chaussure voguait le long de la rivière comme un grand bateau *(An Uhelgoat)*

- ➢ **A-dreus hag a-hed** : En pagaille ; **Ahe (e)maint a-dreus hag a-hed** : Ils sont là en pagaille *(Plouïe)*
- ➢ **A-hed an de** : Toute la journée ; **Oh ! Yeer ket da farbotañ mo(d)-se 'hed an de heñ ! 'Hed an de vêr ba'r labour !** : Oh ! On n'allait pas musarder comme ça toute la journée hein ! On était au travail toute la journée ! *(Laz)*
- ➢ **A-hed an nos** : Toute la nuit ; **An dud, skuizh michañs o veilhad 'hed an nos, oa chomet morgousked** : Les gens, probablement fatigués d'avoir veillés toute la nuit, étaient restés à moitié endormi *(An Uhelgoat)*
- ➢ **A-hed ar bla** : Toute l'année ; **Ar loned vïe gwerzhet 'hed ar bla** : On vendait les bêtes toute l'année *(Sant-Wazheg)* ; **Ya ha vise jerret ar pellachou a-hed ar bla** : Oui et on ramassait les balles toute l'année *(Ponvel)* ; **Ha pé tàent d'ar gêr deus an aver(e)nn hanter-noñs neu'n a ràent un tamm kerc'h d'ar jô dé blam noa bet labouret a-hed ar bla** : Et lorsqu'ils venaient à la maison de la messe de minuit ils donnaient alors un peu d'avoine au cheval parce qu'il avait travaillé toute l'année *(Kleden)*
- ➢ **Dond da zigass *udb.* da *ub.* a-hed an hent** : Prendre la route pour venir apporter *qqchose* à *qqn.* ; **Mamm teue da zigass hoñ lein domp 'hid an hent, da ma breur ha din** : Maman prenait la route pour venir nous apporter notre repas de midi, à mon frère et à moi *(Brennilis)*
- ➢ **Ober a-hed ga *udb.*** : Faire la longueur de *qqchose* ; **Vis(e) stage(t) an dow damm koat ar mo(d)-s(e), ar re-s(e) ree a-peu-prè 'hed ga'n daol ah(e)** : On attachait deux bout de bois comme ça, ils faisaient à-peu-près la longueur de la table là *(Karais)*

**AHEL** ['ɑ:ɛl] : [***ahel*** 1499 ; ***aël*** 1659] n.m. ; Axe / Essieu

✗ *m. comp* : ***rod-ahel***

◆ Axe ; **Ahel an heskenn** : L'axe de la scie *(Poullaouen)*

◆ Essieu ; **An ahel hag ar gib** : L'essieu et la boîte *(Poullaouen)* ; **Ar ouest ha neuhe an ahel** : La boîte (d'essieu) et alors l'essieu *(Laz)* ; **Memes an ahel am(añ) oa koat** : Même l'essieu ici était en bois *(Kareis)*

**AHEL-KARR** [ɑːɛl'kar] : [***haël car*** 1633] n.m. ; Essieu de charrette

**Peus ket bet gwel(e)t gwech e-bed un ahel-karr ? Ar reñ-s(e) tàè ba-dan-tre am(añ) ha ba beb tu pet(r)a !** : Tu n'as jamais vu un axe de charrette ? Ils venaient juste en dessous ici et de chaque côté quoi ! *(Kareis)*

➢ **Sevel an ahel-karr** : Lever d'essieu (jeu trad.) ; **Hag a vijent chechañ bazh-youd, vijent chetañ mein-poues, sevel an ahel-karr** : Et ils tiraient le bâton de bouillie, lançaient le poids, levaient l'essieu de charrette *(Plourac'h)*

**A-HEND-ALL / A-HEND-ELL** [hɛ̀n'dal] [hɛ̀n'dɛl] : [***a hend all*** 1732] ad. ; Autrement

✗ *syn.* : ***mod-all, petram***

**A-hend-all gad ar lutenou** : Autrement avec les lutins *(Kareis)* ; **Ma zigouee un dra mennaket (a-)wechou ga'n dud hend-ell ar mod-se** : Autrement s'il arrivait quelque chose aux gens comme ça *(Motre)* ; **'Hend-all oa ba'r Roc'h-Du fass demp ahe gis-se ha ba Min ar C'hragou** : Autrement, il y en avait au Roc'h-Du en face de nous là comme ça et au Mont du Cragou *(Skrigneg)* ; **Ya-ya, pugur 'hend-ell beñ nagn ket c'hoant da lakad kalz, ar mod-se vije chechet partoud !** : Oui-oui, puisque autrement ben ils ne voulaient pas trop mettre, ainsi on tirait partout ! *(Pluskelleg)* ; **Ma dud-kozh, lod anê oa deus Kalaner, lod-ell oa deus Duod, med hend-ell 'h oump, toud ar familh zo deus Kalaner** : Mes grands-parents, certains d'entre eux étaient de Calanhel, certains autres de Duault, mais autrement nous sommes, toute la famille est de Calanhel *(Kalaner)*

**AHONT / 'HONT** [ɑ̃n-t] [hɔ̃n-t] : [***ahont*** 1659] ad. ; Là-bas

✗ *syn.* : ***du-hont*** ; & *cf.* : ***di, ene, hont***

**Pé vïen 'hond da gerc'h(ed) ar saout a'nt** : Lorsque j'allais chercher les vaches là-bas *(Speied)* ; **Lod a'h ee da gerc'he(d) gousil d'ar Monts d'Arrée da-lec'h (e)ma an *antenne* 'hont, da housilhañ** : Certains allaient chercher de la litière dans les Monts d'Arrée là-bas où est l'antenne, pour faire les litières *(Karnod)* ; **Eh Jean ! Deus da wel 'nê ! Tamaig 'h es da wel 'nê 'h arrïou ba Brest a'nt** : Eh Jean ! Viens les voir ! Tout à l'heure tu vas les voire arriver là-bas à Brest *(Karnod)* ; **Hag ur wich-all oan bet c'hoazh, ijelloc'h 'vid ar Wask a'nt, barzh Kervallon** : Et encore une autre fois, j'étais allée, plus bas que le Gwasq là-bas, à Kervallon *(Skrigneg)* ; **Amañ oa ur prad ha' zigoueiè ba-bord ahann pet(r)a ! Deus ar feurm-ell a'nt 'è** : Il y avait ici un pré qui arrivait au bord d'ici quoi ! De l'autre ferme là-bas aussi *(Kareis)*

➢ **A(ho)nt ar hi-(ho)nt** ['ɑ̃nə'hin] : Là-bas même ; **Un devezh-all oamp 'h o(be)r an aperitif ba'h ar skol a'nt ar hi-'nt** : Un autre jour nous étions allés faire l'apéritif à l'école là-bas *(Skrigneg)* ; **Ti Suzanne a'nt ar hi-'nt zo bet, paotr-kaezh, glô ken-ha-ken-ha-ken !** : Chez Suzanne là-bas il y eut, mon pauvre, de la pluie tant que tant ! *(Skrigneg)* ; **Pedur ma ni na telefonet din dec'h hag a lare diñ ema dow-ugent la so a'nt ar hi-'nt à chom** : Puisque mon neveu m'a téléphoné hier et m'a dit que ça fait quarante ans qu'il habite là-bas *(Skrigneg)* ; **Med gwel heus bet pé 'h ees a'nt ar hi-'nt, pa 'h ees d'ar Senegal a(ho)nt e weles 'nê memes-mod** : Mais tu as eu vu quand tu allais là-bas, quand tu allais au Sénégal là-bas, tu les voyais de la même manière (que nous) *(Skrigneg)*

➢ ***udb.*** **amañ hag** ***udb.*** **ahont** : *qqchose* par-ci, *qqchose* par-là ; **Med ur bann'h amañ hag ur bann'h 'hont ha d'ar mar(e)-se oa kalz a dud ba'h ar feurmiou** : Mais un verre par-ci, un verre par-là et à cette époque il y avait beaucoup de monde dans les fermes *(Skrigneg)*

**AILHEDENN** ['aʎeːdən] : [***eilledenn*** 1499 ; ***ailhedenn*** 1927] n.f. (pl. **-ou** [aʎe'dɛnu]) ; Anneau

✗ *syn.* : ***ruilhenn*** ; & *cf.* : ***bisou, bisowed***

**Keseg staget deus ailhedennou** : Des chevaux attachés à des anneaux *(Poullaouen)* ; **Penn ar chadenn zo un ailhedenn dir** : Le bout de la chaîne est un anneau en acier *(Poullaouen)* ; **Me(d) beañ zo ailhedennou brassoc'h 'vid an dra-he !** : Mais il y a des anneaux plus grands que ça *(Skrigneg)* ; **Da stagañ ar c'heseg deuh ar voger ! Ur machin rond ahe, un ailhedenn !** : Pour attacher les chevaux au mur ! Un truc rond là, un anneau ! *(Skrigneg)* ; **Un ailhedenn da stag(añ) ar c'heseg ha gwich-all vije un' mo(d)-se deus peb ti kajimant !** : Un anneau pour attacher les chevaux et autrefois il y en avait un comme ça sur quasiment chaque maison ! *(Skrigneg)* ; **Un ailhedenn, seto dapèh krog ba'r machin ha ba'r mailh ah(e) gis-s(e), ale hop ! Ha tan dèi !** : Un anneau, vous crochiez donc dans le machin et dans le manche là comme ça, allez hop ! Et c'est parti ! *(Kleden)* ; **Ha goud(e)-se neu'n vis(e) fikset hezh war beg an tr(o)ad ga un ailhedenn war'naoñ hag an tr(o)ad vise gwraet ur faout ba'n tr(o)ad 'vid repos(iñ)** : Et alors ensuite on le fixait sur le bout du manche à un anneau et on faisait une fente dans le manche pour reposer *(Kleden)*

**A-ISTRIBILH** [a'striːbəl] : [***a (d)istribill*** 1659] ad. ; Accroché (-e) / Suspendu (-e) / Pendouillant (-e)

✗ *syn.* : ***a-stribilh, en-istribilh, e-skourr, krog*** ; & *cf.* : ***stribilhon***

**Traou a-istribilh ba'n he zi** : Des trucs pendouillant dans sa maison *(Plouïe)*

**AJENN** ['ɑːʒən] : [***azen*** 1925] n.f. (pl. **-ou** [a'ʒɛnu]) ; Age (d'une charrue) / Montant

✗ *syn.* : ***lazh***

◆ Age (d'une charrue) ; **Ur ouest potin en-dro d'ar penn-ajenn** : Une boîte en fonte autour du bout de l'age *(Poullaouen)*

◆ Montant ; **Houarn war-horre ha didan an ajenn** : Du fer au-dessus et en dessous du montant *(Poullaouen)*

**AJISSAÑ** [a'ʒisə] : [***agissa*** 1727] vb. ; Agir

**An dra-h(e) ajiss matresse** : Peut-être que ça agit *(Brennilis)*

**AJOUTAÑ** [a'ʒutə] : [***aioutaff*** 1499] vb. ; Ajouter

**Ha pé vise gwraet ar bïer ganin, me ajoute ar gwin barzh** : Et lorsque je faisais la bière, j'y ajoutais du vin *(Ar C'hastell-Ne)*

**AKETUS** [a'ketyz-s] : [***aquetus*** 1659] ad. ; Assidu (-e) / Méticuleux (-se) / Soigneux (-se)

◆ Assidu (-e) ; **Be aketus da da saout, na zïankint ket** : Sois assidu envers tes vaches, elles ne s'égareront pas *(Poullaouen)*

◆ Méticuleux (-se) ; **Hezh zo un dèn aketus** : C'est quelqu'un de méticuleux *(Plouïe)*

◆ Soigneux (-se) ; **An dud oa aketus 'vi(d) o c'heseg hañ !** : Les gens étaient soigneux envers leurs chevaux hein ! *(Skrigneg)* ; **Ga ma mamm din oa prop gast ! Powr oamp, med nondidïe ! Aketus vïe gad hi bugwale** : Ah putain avec ma mère c'était propre ! Nous étions pauvres, mais nom de Dieu ! Elle était soigneuse envers ses enfants *(Plonee)*

**AKOMOD** [a'ko.məd-t] : [***akomot*** 1919] ad. ; Commode / Pratique / Fonctionnel (-le)

✗ *syn.* : ***komod***

◆ Pratique ; **Me meu(s) un ti hag a'h a da yêr pé vé akomod diñ !** : Moi j'ai une maison et je vais chez moi lorsque c'est pratique pour moi ! *(Skrigneg)* ; **An dra-he so sort-se ha akomod 'ha pé vise gwraet ur faot : Ale !** : Ça, c'est comme ça et c'est pratique ma foi quand quelqu'un faisait une faute : Allez ! *(Plouïe)* ; **N'é ket ! Med hañw a dape 'nei i-hun ! An dra-he oa akomotoc'h !** : Non ! Mais il la prenait lui-même ! C'était plus pratique ! *(Skrigneg)* ; **Gwelloc'h vo gantoñ lojañ barzh ti an dud pé 'n-om ga(v)o ma vé akomod dê, med ma vé ket akomod dê deuh ma zigoue** : Ce sera mieux pour lui de loger chez les gens lorsque ce sera pratique pour eux, mais si ça ne l'est pas selon ce qui arrive *(Skrigneg)*

**AKORD / DAKOR** [a'kɔrd] [da'kɔr] : [***acord*** 1499] ad. ; D'accord

✗ *syn.* : ***kontant***

**Ya, ya, dakor !** : Oui, oui, d'accord ! *(Landelo)* ; **Ya-ya-ya, dakor ya !** : Oui-oui-oui, oui d'accord ! *(Skrigneg)* ; **Ya, ahe on dakord ganoc'h ha toud !** : Oui, là je suis complètement d'accord avec toi ! *(Pleiben)* ; **Ah ya, ah boñ dakor ! Dour a-walc'h so heñ !** : Ah oui, ah bon d'accord ! Il y a assez d'eau hein ! *(Ponvel)* ; **N'on ket dakor gan'r sistem-se da brenañ mouejou !** : Je ne suis pas d'accord avec ce système-là où on achète des voix ! *(Kalaner)* ; **Vij(e) ket an dud dakor dalc'h-mad ganiñ, gwech e-be(d) memes** : Les gens n'étaient pas toujours d'accords avec moi, même jamais *(Lokarn)*

**AKORDAÑ / AKORDO** [a'kɔrdə] [a'kɔrdo] : [***acordaff*** 1499 ; ***accordiff*** 1623] vb. ; Accorder / Consentir

◆ Consentir ; **Ba'r yêr viche ket labour pad ar bla 'è, ar mod-se vije red akordo d'ond d'o(be)r un dra menneket** : À la maison il n'y avait pas de travail pendant l'année non-plus, ainsi il fallait consentir à aller faire quelque chose *(Pluskelleg)*

➢ **En-om akordañ** : Se mettre d'accord ; **'N-om akord an dow brïed neuhe** : Les époux se sont donc mis d'accord *(Landelo)* ; **Toud 'n-om akorde gan ar re neugn gwelet dañsal a-raokè** : Tout le monde s'accordait sur ceux qu'ils ont vu danser avant eux *(Plourac'h)* ; **Beñ ma blije ar ferm-mañ dê, eh beñ ar re-mañ 'n-im akorde (e)vid mond ba'r plass war-lerc'h** : Ben si cette ferme leur plaisait eh ben ils se mettaient d'accord pour aller dans le domaine ensuite *(Sant-Wazheg)*

**AKORDEON / AKORDEOÑ** [akɔr'deɔ̃n] [akɔrdeɔ̃] : [***akordéon*** 1931] n.m. (pl. **-iou** [akɔrde'ɔ̃nju]) ; Accordéon

**Ya, c'hoant pa da hoûd pe-naos ma komañset da c'hoa(r)i akordeoñ** [akɔrdeɔ̃] : Oui, tu voulais savoir comment j'avais commencé à jouer de l'accordéon *(Skrigneg)* ; **Un akordeon oa bet du-m(añ) 'è pad ar bresel, un tamm akordeon diatonik** : Il y a eu un accordéon chez moi aussi pendant la guerre, un petit accordéon diatonik *(Skrigneg)* ; **Ur breur diñ na bet un tamm akordeoñ** [akɔrdeɔ̃] **bihen, n'ounn ket diga piw 'ha** : Un de mes frères avait eu un petit accordéon, ma foi je ne sais pas avec qui *(Skrigneg)* ; **Un'-all oa c'hoazh hag a c'hoarïe an akordeoñ** [akɔrdeɔ̃] : Il y en avait encore un autre qui jouait de l'accordéon *(Skrigneg)* ; **Be oa lod a ree un tamm akordeon** [akɔr'deɔ̃n] **ha ma breur un tamm harmonika (iv)è** : Certains faisaient un peu d'accordéon et mon frère aussi un peu d'harmonica *(Plourac'h)* ; **Blam voan kiniter daoñ voa-hañw bet sonañ ga e akordeoñ ha hezh na un akordeoñ hag e-se !** : Parce qu'il était son cousin il était allé jouer de son accordéon et il avait un accordéon donc ! *(Plonee)*

**AKSANT** ['aksən] : [***accent*** 1499] n.m. (pl. **aksañchou** [a'ksɑ̃(j)ʃu]) ; Accent

**C'hwi peus bet aksant deus Kergloff (iv)e** : Vous avez eu l'accent de Kergloff aussi *(Plonee)* ; **Ya, med me n'on ket kapat da lared doc'h 'vel gaosev ar re-he, pugur me meus ket desket an aksant kompletamant 'vel a gaosev-hènt** : Oui, mais je ne peux pas vous dire comment ils parlent, puisque je n'ai pas appris complètement l'accent comme eux le parlent *(Kolloreg)*

**AKSEPTAÑ** [ak'sɛptə] : [***acceptaf*** 1530 ; ***accepti*** 1710] vb. ; Accepter / Intégrer

◆ Accepter ; **(A-)benn ar fin noa akseptet mad** : Pour finir il avait bien accepté *(Skrigneg)* ; **Ar plac'h oa ket oblijet d'aksept toud toud ar baotred 'e** : La fille n'était pas obligée d'accepter tous les garçons non-plus *(Plouïe)* ;

**Med bon, (a-)benn ar fin na aksept(et) prenañ ur boupeenn da ma c'hoar neuhe** : Mais bon, pour finir elle avait alors accepté d'acheter une poupée à ma sœur *(Skrigneg)* ; **Ar merc'hed n'akseptefont ket kin be 'vel gwech-all : Esklav, vegn ket gouest da 'n-im okup deuh o bugale, neugn ket tamm amzer (e-)bed** : Les femmes n'accepteront plus d'être comme autrefois : Esclaves, incapables de s'occuper de leurs enfants, elles n'ont pas du tout le temps *(Lannedern)*

◆ Intégrer ; **Houzh zo akseptet ba'r sossiete** : Elle est intégrée dans la société *(Plouïe)*

➢ **Akseptiñ ga *ub.*** : Aller dans le sens de *qqn.* ; **Un' hag a aksepto ganes ha laro ya ha-toud ha' no komprenet mann e-be(d) ?** : Un individu qui ira dans ton sens, qui dira oui et tout et qui n'aura rien compris du tout ? *(Skrigneg)*

**AKSIDANT** [ak'siːdən] : [***accident*** 1499] n.m. (pl. **aksidañchou** [aksi'dɑ̃ʃu]) ; Accident

**Un aksidant na bet** : Il avait eu un accident *(Kolloreg)* ; **Un aksidant na bet-heñw ga e gar** : Il eut un accident à la jambe *(Kleden)* ; **Ambrenet out goude gweled an aksidant** : Après avoir vu un accident tu divagues *(Poullaouen)* ; **Dalc'h-mad zo bet aksidañchou ga toud an traou !** : Il y a toujours des accidents à cause de tout ! *(Skrigneg)* ; **Damait 'h ey war an hent neuhe a rey un aksidant mennag !** : Tout à l'heure il ira sur la route alors il fera un accident ! *(Lokmaria)* ; **Un aksidant na bet-heñw, un taol-tr(o)ad ga ur jô na añdikapet 'naoñ mat** : Il avait eu un accident, un coup de sabot de la monture qui l'avait bien handicapé *(Kleden)*

**AKU** [aky] : n.m. (pl. **-iou** [a'kyju]) ; Accu (accumulateur d'énergie)

**Set' p(a) oa deut an trakteur pad ar bresel, oa akuiou hag an akuiou zo 'vel zo bet war otoiou amañ 'è, da lak anaoñ d'ond in march** : Donc lorsque les tracteurs sont arrivés pendant la guerre, il y avait des accus et les accus sont comme ce qu'il y a sur les autos ici aussi, pour le mettre en marche *(Skrigneg)*

**AKUIT** ['akɥid-t] : [***aquit*** XIXᵉ] ad. ; Exercé (-e) / Habile

✗ *syn.* : ***stumpet***

◆ Habile ; **Akuit ba toud ar micheriou** : Habile dans tous les métiers *(Poullaouen)* ; **Hag é akuit d'o(be)r soubenn** : Et il est habile à faire de la soupe *(Skrigneg)*

**ALAÑ** ['ɑːl] ['ɑːlə] : [***ala*** 1732] vb. ; Agneler / Vêler

✗ *syn.* : ***flutañ, troiñ***

**Alet é an davades** : La brebis a agnelé *(Plouïe)* ; **Alet é ar veuc'h** : La vache a vêlé *(Plouïe, Skrigneg)* ; **Marw 'n-or alañ** : Morte en vêlant *(Kleden)* ; **Ar veuc'h zo klass alañ** : La vache cherche à vêler *(Kleden)* ; **Roiñ un taol-laños da al ar veuc'h** : Aider à vêler la vache *(Plouïe)* ; **Ar re-s(e) vé les(ket) o-hun dé al'** : On les laisse vêler seules *(Kleden)* ; **Venoñs 'h es da drôell(iñ) ar veuc'h so alet !** : Aujourd'hui tu vas mener paître la vache qui est vêlée ! *(Skrigneg)* ; **Ar veuc'h zo tond da alañ ha neus bet un tarow bihen** : La vache vient de vêler c'est un petit taureau *(Pleiben)* ; **Ar vuoc'h zo 'hond d'alañ hag ar loue zo eneb-garzh** : La vache va vêler et le veau est en siège *(Skrigneg)* ; **Med ar re-s(e) vé 'al o-hun ha deñn e-bed tà dé wel(e)d** : Mais elles vêlent toutes seules et personne ne vient voir *(Kleden)* ; **Med bet meus gwraet amïeges walc'h ma-hun ! Mallezh Toue ! Pé vis(e) daw al' ar saout...** : J'ai assez fait sage-femme moi-même ! Nom de Dieu ! Lorsqu'il fallait vêler les vaches... *(Speied)* ; **Hag an dud na komañs(et) d'ameliorïñ ar rassou, ar leueou, pé tàè-hè war an douar, vis(e) un tamm mat bihannoc'h ha aessoc'h dé alañ** : Les gens ont commencé à améliorer les races, les veaux, lorsqu'ils naissaient, étaient pas mal plus petit et plus faciles à vêler *(Kleden)* ; **Beñ ar loned meh-mod, ar loueou a teu enob-garzh ar mo(d)-se ha vije red kaoud ur vetrinêr 'benn al' ar veuc'h neuhen 'è** : Ben pareils pour les bêtes, les veaux viennent ainsi en siège et il fallait alors aussi trouver un vétérinaire pour vêler la vache *(Skrigneg)* ; **Ba'r Washaleg amañ oa bet war-benn an dour, lak an dour war 'r lïorzhou 'vid kaoud yeot a-bred d'an nev(e)-amzer ha vije saout 'alañ ha vije yeot fresk da roiñ dê 'vid kaoud laezh** : Ici à Goassalec il y eu concernant l'eau, mettre l'eau sur les courtils pour avoir de l'herbe tôt au printemps, les vaches vêlaient et il y avait de l'herbe fraîche pour avoir du lait *(Berrien)* ; **Wa'r c'hampagn vis(e) chikour(e)t ar veuc'h dé al', vis(e) fouilh(e)t ha gwel(e)t hag-eñw (e)ma mad e dreid, vis(e) lak(e)t ur gordenn war tr(o)ad ar leue ha chikour(e)t (a)nèi dé al'** : À la campagne on aidait la vache à vêler, on fouillait et on regardait si son pied est bon, on mettait une corde sur le pied du veau et on l'aidait (la vache) à vêler *(Kleden)*

➢ **A-neve alet** [nev'ɑːləd-t] : Nouvellement vêlé (-e) ; **Ya, ar re oa 'nev' alet, ar re oa 'vid roiñ laezh** : Oui, celles qui étaient nouvellement vêlées, celles qui devaient donner du lait *(Berrien)* ; **Ur veuc'h pa vije 'nev' alet vije bichonet pad eizhte un tamm** : Lorsqu'une vache venait de vêler, on la bichonnait un peu pendant huit jours *(Skrigneg)*

➢ **Be oblijet da alañ gad ur paotr** : Être obligée d'accoucher avec un garçon (c-à-d. Devoir rester avec un garçon après avoir été mise enceinte) ; **Set' é bet oblijet da alañ gantoñ ! Red oa dèi alañ, oa bet oblijet da alañ gantoñ !** : Elle a donc été obligée d'accoucher avec lui ! Il fallait qu'elle accouche, elle fut obligée d'accoucher avec lui ! *(Skrigneg)*

**ALAR** ['ɑːlar] : n.m. ; Charrue (cf. **ar(ar)**)

**ALBOM** [albɔm] : [***albom*** 1992] n.m. (pl. **-ou** [al'bɔmu]) ; Album

**Ha' neus gwraet an albom-te** : Et il a fait cet album-là *(Plouïe)*

**ALC'HWE / ALC'HO / ALC'HOU** ['alhwɛ] ['alho] ['alhu] ['alx] : [***alhuez*** 1499 ; ***alc'houé(z)*** 1850] n.m (pl. **alc'hwïou** [al'hwiw]) ; Clef

✗ *cf.* : ***morailh, torzhell***

**Torret i alc'ho ba'n dorjell** : Sa clef est cassée dans la serrure *(Poullaouen)* ; **Ganin-me (e)ma alc'ho ar barados** : Je détiens la clef du paradis *(Berrien)* ; **Hemañ na gwraet un alc'ho** : Il avait confectionné une clef *(Lokmarïa)* ; **Chomet é an alc'hwïou war ma lerc'h** : J'ai oublié mes clefs *(Plouïe)* ; **Zigouev ket mad an alc'ho barzh...** : La clef ne correspond pas... *(Landelo)* ; **Ya, c'hwi peus bet tri alc'h(w)o** : Oui, tu as eu trois clefs *(Landelo)* ; **Ro an alc'ho din ! Me zo 'hond d'an oto !** : Donne-moi la clef ! Je vais à l'auto ! *(Skrigneg)* ; **Ha na gwraet an alc'ho da zigor an nor war ar gwin** : Et il avait confectionné une clef pour ouvrir la porte qui mène au vin *(Lokmarïa)* ; **Despunet an dow alc'ho ba e go(de)ll ha laket an alc'hwïou ba e godilli** : Les deux clefs ramassées dans sa poche et les clefs mises dans ses poches *(Landelo)* ; **Ha oa ur vantell gantoñ c'hoazh hag a na ka(v)et an alc'ho-all ba'r go(d)ell (a)darr(e)** : Et il avait encore un manteau et il trouva encore une autre clef dans la poche *(Landelo)* ; **Ah ! Heus kemed reiñ an alc'ho diñ, me zo hond d'an oto da ho(r)tos ahan(o)h !** : Ah ! Tu n'as qu'à me donner la clef, je vais à l'auto vous attendre ! *(Skrigneg)* ; **Bremañ 'h an da lar un dra dec'h ! Pet(r)a so kaos a güoc'h an alc'ho deuh ho mab pa ouïoc'h lar teue ganen-me ?** : Maintenant je vais vous dire une chose ! Pourquoi cachez-vous les clefs de votre fils lorsque vous savez qu'il vient avec moi ? *(Skrigneg)* ; **Ba-dreñw ar hrañch ahe his-se, ma vé gwel(et) un' se(v)el, 'hond-kuit ha 'bénn-neuhe tap un treber hag an alc'h' da 'n ti : Tign-tign-tign-tign-tign !** : Là-derrière la grange, si on en voit un (essaim) s'élever, partir et de prendre pourlors un trépied et la clef de la maison : Tin-tin-tin-tin-tin ! *(Laz)*

➢ **Kein an alc'ho** : La tête de clef *(Skrigneg)*

**ALC'HWEAÑ / ALC'HWÏAÑ** [al'hwɛːə] [al'hwijə] : [***alhuezaff*** XVIe] vb. ; Fermer à clé

✗ *syn.* : ***lokediñ, morailhañ, prennañ***

**Alc'hwïet ar press** : L'armoire fermée à clé *(Karnod)*

**ALC'HWEDER** : n.m. ; Alouette (cf. **ec'hweder**)

**ALC'HWEZENN / ALC'HWEEN / ALC'HWEJENN / ALC'HWEDENN / ALVAIENN** [al'hweː(z)ən] [al'hweː(ʒ/d)ən] [al'vajən] : [***alc'hoezan****, raifort* 1872] n.f. ; Moutarde (plante) / Ravenelle(s)

**Diwanet so alc'hwejenn ba'r park** : De la ravenelle a germé dans le champ *(Poullaouen)* ; **Ur skoulad alc'hwejenn** : Une invasion de ravenelle *(Poullaouen)* ; **Ya mouget, ya ! Ur hross vras anèoñ, med be oa lod deusoute a teue hirroc'h un tamm ha vijent mouget ga'n alc'hweenn** : Oui étouffés, oui ! La majeure partie, mais certains d'entre eux devenaient un peu plus longs et ils étaient étouffés par la ravenelle *(Plouïe)* ; **Ah ! Med ar blantenn oa ar gwashañ-toud ba-tousk an ed, ba'n douar skañw amañ hi-mañ é an alc'hweenn** : Ah ! Mais la plante qui était la meilleure de toutes parmi le blé, dans la terre légère ici-même c'est la ravenelle *(Plouïe)*

➢ **An triñchon-logod tà ba park ar re-bowr hag an alvaienn tà ba park ar fenaien(t)** : L'oseille pousse dans le champ des pauvres et la ravenelle dans le champ du fainéant (c-à-d. : l'oseille pousse dans les champs qui n'ont pas été assez amendés et la ravenelle dans ceux qui n'ont pas été suffisamment labourés) *(Kleden)*

**ALE** [ale] : interj. ; Allez !

**Ale klak !** : Allez clac ! *(Landelo)* ; **Ale ! D'ar gwele ! (E)n-ur haloup !** : Allez ! Au lit ! Et au galop ! *(Plouïe)* ; **Ale ! Taol ar chidour(e)n war (a)n tan** : Allez ! Balance le chaudron sur le feu *(Plonee)* ; **Ale ba'r porzh ! Espulset da Kerwalen 'vi(d) an dra-h(e) !** : Allez dehors ! Expulsé de Kerwalen pour ça ! *(Laz)* ; **Ale ! Amañ zo un' da lakad ba'n toull (a)darre ! Ablame d'ar boesson c'hoazh !** : Allez ! Ici il y en a encore un qu'on va mettre au trou ! Encore à cause de l'alcool ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ga petra ar hast an-heñi (e)ma himañ 'his-se skoiñ, ale ! Me zo (é) hond da wel !** : Putain mais avec quoi est-ce qu'il frappe comme ça, allez ! Je vais aller voir ! *(Kolloreg)*

**ALE** ['ɑːle] : [***ale*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [a'leu]) ; Allée

**Ur mell cherdin vras, pér ha plant ha beb sort traou voa (iv)e hag aleou bras voa** : Un énorme jardin, il y avait aussi des poires et plantes de toute sorte ainsi que de grandes allées *(Plonee)*

**ALEMAÑ / ARLEMAÑ** [a'lem(ə)] [ar'lèm] : [***a lesman*** 1700] ad. ; D'ici

✗ *syn.* : ***ahann*** ; & *cf.* : ***amañ***

**D'ond alemañ d'ar skol da Lokmarïa** : Pour aller d'ici à l'école de Locmaria *(Lokmarïa)* ; **Oh ! Oa ket bras, keid 'vid alem' ar his-s(e)** : Oh ! Elle n'était pas grande, aussi grande que d'ici à peu près (cette entrée) *(Laz)* ; **Evid mond d'ar skoul alemañ renken mond ga'r winojenn** : Pour aller à l'école d'ici je devais suivre le sentier *(Plouïe)* ; **Ma'hat alemañ na 'h eent ket kalz tud bew fenoñs** : Ce soir, d'ici il n'y aura probablement pas beaucoup de survivants *(Plouïe)*

➢ **(Da / Deus) alemañ** : D'ici ; **Oa ket pell d'alemañ** : Il n'était pas loin d'ici *(Laz)* ; **Meñ zo deuh alemañ med heñw zo dac'h a zu-he** : Moi je suis d'ici mais lui il est de chez toi *(Laz)* ; **Amañ oagn ket pell 'ha, deus alemañ pemp kant metr a peu prè** : Ici ils ne furent pas longs ma foi, à cinq cents mètres d'ici *(Plouïe)* ; **Ha' zo ur c'hilometr, zo d'arlem' neu'n, d'ond da vek(ed) tap 'nèi** : Et il y a un kilomètre, qu'il y a donc d'ici, pour aller jusqu'à l'atteindre *(Speied)*

**ALÊNE** [a'lɛːnə] : ad. ; De là (distance, lieu déjà mentionné)

✗ *syn.* : ***alesse*** ; & *cf.* : ***ene***

**Sete renket daoñ mond-kuit 'e, pedur renk(et) oa dond alêne** : Il lui fallut donc aussi partir, puisqu'il fallait en revenir *(An Uhelgoat)*

➢ **Deus-alêne** : De là ; **Dac'h-alêne** : De là *(Plouïe)* ; **Me(d) park-an-dorzh vise gwraet deus bèred Karnoed, me(d) se sinifi ket lar vé gwraet park-an-dorzh deus-alêne** : Mais on appelait « park-an-dorzh » le cimetière de Carnoët, mais ça ne signifie pas que ce lieu s'appelle « park-an-dorzh » *(Ponvel)*

**ALERJIK** [alɛrʒik] : ad. ; Allergique

**Ha beañ zo lod so alerjik deuh ar pleuñ** : Et certains sont allergiques aux plumes *(Skrigneg)* ; **Ur c'hi zo ha deuh ar c'hi n'é ket alerjik ?** : Il y a un chien et il n'est pas allergique au chien ? *(Skrigneg)* ; **Ma mab-bihen neus ur c'hazh 'è hag pa 'h a da gousked gantoñ, an de war-lerc'h n'o ket meh-mod ! Neuhe é alerjik 'è** : Mon petit-fils a aussi un chat et lorsqu'il va dormir avec lui, le lendemain il ne sera pas pareil ! Il est alors allergique aussi *(Skrigneg)*

**ALESSE / ALEUSSE / ALICHE** [(ə)'les(ə)] ['løs(ə)] [a'liʃə] : [***alesse*** 1530] ad. ; De là(-bas)

✗ *syn.* : ***alêne***

**Aliche oa deut** : Il était venu de là-bas *(Brasparzh)* ; **Deus alesse bremañ !** : Viens de là maintenant ! *(Plouïe)* ; **Hag ahann hag alesse** : Et d'ici et de là *(Plourac'h)* ; **Pé oa gurun alesse sur oa glô** : Quand le tonnerre venait de là-bas il pleuvait à coup sûr *(Plouïe)* ; **Deus 'lesse 'ta, lorgen !** : Viens de là donc, femme de mauvaise vie *(Poullaouen)* ; **Kerzh aless' tamm fri-lous !** : Pars de là, espèce de petit morveux ! *(Laz)* ; **Distok da rewr alesse, astud !** : Lève ton cul de là, minable ! *(Poullaouen)* ; **Gast ! Te damaig, te teuy alesse 'ha sur !** : Putain ! Toi tout à l'heure, certainement que tu viendras de là ma foi ! *(Poullaouen)* ; **Hag ar re-all (v)o kichenn 'e, oh ! N'ogn ket (a) bell 'leusse** : Et les autres seront aussi à côté, oh ! Ils ne seront pas loin de là *(An Uhelgoat)* ; **Oh daon ! N'es ket d'aseo ahe, daon ! Janned so 'nev(e) aet alesse !** : Oh dam ! Ne va pas t'asseoir là, dam ! Jeannette vient juste de partir de là ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! « Ay-ay » pezh-a-gari ! Alesse teuy 'benn (v)o diskroget ma deurkes !** : Oh ! « Aïe-aïe » tant que tu voudras ! De là elle viendra avant que je n'ai décroché ma tenaille ! » *(Skrigneg)* ; **Da dad-kozh a ouïe, me(d) gaosee ket kalz 'è, pugur oa bet aet 'lesse, heñ oa aet ba-mae(s) ar vro du-nt 'ta !** : Ton grand-père savait (le breton), mais il ne parlait pas beaucoup non-plus, puisqu'il était parti de là, il était parti à l'étranger là-bas *(Skrigneg)* ; **Ha red vis(e) dac'h kaoud ur pezh koat da zond 'lesse a-peu-prè, da zond am(añ) 'è, toud ba ur pezh !** : Et il vous fallait avoir gros bout de bois pour venir de là à-peu-près, pour venir ici également, tout d'une pièce ! *(Kareis)*

➢ **D'alesse / Deus-alesse** [dœsa'lesɛ] : De là (-bas) ; **Deus-alesse** *(Berrien)* ; **Oa ket pell d'alesse** : Il n'était pas loin de là *(Laz)*

**ALÏES** [a'lijəs] [a'liːez-s] : [***alies*** 1499] ad. ; Souvent

**An dra-se vïe laret alïessoc'h** : On disait plus souvent ça *(Plouïe)* ; **Med alïes vïemp mevelien gante** : Mais nous étions souvent leurs valets de ferme *(Plouïe)* ; **Ar chass vé alïes tommijenn dac'h an hañw** : Les chiens sont souvent en chaleur l'été *(Laz)* ; **Ga hezh vé debet patates bi(he)n patates bras alïes** : Il est souvent un peu ric-rac *(Plouïe)* ; **Da gentañ-toud teuen da zeb d'ar gêr an alïessañ ma hellen dond** : Au tout début je venais manger à la maison le plus souvent possible *(Plouïe)* ; **Oh, vije ket re alïes 'ha, ur wech tre vare** : Oh ma foi ce n'était pas trop souvent, une fois le temps *(Plouïe)* ; **Ah ya, an dra-he meus gwraet alïes a-walc'h** : Ah oui, j'ai fait ça assez souvent *(Speied)* ; **Ar re vise 'e 'voueta (a)r mekanik ha vije laret dê alïes : Mond ingal, prim : pass mond feulz ba'r labour** : On disait aussi à ceux qui alimentaient la machine de travailler de façon régulière, organisée : De ne pas travailler trop brutalement *(Plouïe)* ; **Med joñj a rañ (a-)benn 'h on bet hadkass(et) war ar post a vêr ken alïes, ma'hat zo an dud da joñjal a rên ma labour mad** : Mais je pense qu'avant que je sois renvoyé au poste de maire si souvent, les gens doivent probablement penser que je faisais bien mon travail *(Kalaner)*

**ALKAN** ['alkən] : [***alkan*** 1992] n.m. (pl. **-ed** [al'kɑ̃ːnəd-t]) ; Pauvre d'esprit

**Hemañ zo un alkan !** : C'est un pauvre d'esprit *(Karnod)*

**ALKOL** [alkol] : [***alkol*** 1931] n.m. ; Alcool (pour la boisson alcoolisée cf. **BOESSON**)

**Kemend alkol barzh (e)vel ba'r gwin** : Contenant autant d'alcool que le vin *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ya ! Ha dour-grijyl vije gwraet 'è ! An dra-h(e) oa kreñw, dour kreñw ! Alkol oa barzh** : Oui ! Et on faisait aussi du Cresyl ! C'était fort, de l'eau forte ! Ça contenait de l'alcool *(Skrigneg)* ; **Dour-vinerer, oh heñzh oa un alkol gwenn ahe, oa 'vel an dour oa ha heñw oa mad ! Heñw oa *anisé*** : De l'eau vulnéraire, oh c'était un alcool blanc là, c'était comme l'eau et c'était bon ! Elle était anisée *(Ponvel)*

**ALL / ELL** [al] [ɛl] : [gaul. ***allo*** ; ***all*** 1557] ad. indéf. & pronom ; Autre(s) / & Dernière (semaine)

✗ *m. comp.* : ***gwech-all, ken-kàer-all, lec'h-all*** ; *syn.* : ***diveañ, passeet, tremenet***

◆ Autre(s) ; **An tri-all** : Les trois autres *(Landelo)* ; **Lennet meus tammou traou-all** : J'ai lu pas mal d'autres choses *(Landelo)* ; **An dra-he zo ur gont-all** : Ça c'est une autre histoire (fig.) *(Plouïe)* ; **Ha neu'n neus anet un'-ell** : Et il en connut donc une autre *(Kergrist)* ; **Hag a zo deut un' yowank-all** : Et un autre jeune est venu *(Berrien)* ; **Naw ell ! Sè an dra-he ree trivec'h 'tre toud !** : Neuf autres ! Ça faisait donc en tout dix-huit ! *(Plourac'h)* ; **Me(d) (a-)benn meus chasseiet (a)nê deus ur penn a'h eent d'ar penn-ell** : Mais quand je les ai chassés d'un bout ils vont de l'autre *(Kleden)*

◆ Dernière (semaine) ; **Ar su'n-mañ hag ar su'n-all** : Cette semaine et la semaine dernière *(An Uhelgoat)*

➢ **An ell** : L'autre

➢ **An heñi-all / An hini-all / An heñi-ell / An hañi-ell** [hɛ̃j'al] [(hi)ni'al] [hɛ̃j'ɛl] [hɑ̃j'ɛl] : L'autre ; **An heñi-all oa o chom ba Sant-Wazheg en-dro da Gastell-Ruffel** : L'autre habitait à Saint-Goazec autour de Castel-Ruffel *(Landelo)*

- **Ar re-all / Ar re-ell** [re'al] [re'ɛl] : Les autres
- **Ar re-he-all** [re'hal] : Ces autres-là ; **Ha me yey d'o(be)r un atak (e)vi(d)oc'h, n'o ket doc'h d'hond war-wel ha me vrevo toud ar re-h'-all** : Et j'irai faire une attaque pour vous, vous n'aurez pas à apparaître et je briserai tous ces autres-là *(Plonee)*
- **Ar re-mañ-all** [re'mal] : Eux autres ; **Ar re-m'-all ne vint ket ene 'e** : Eux autres ne seront pas là non-plus *(Plonee)* ; **Hag e-se pugur neuhe ar re-m'-all ree ar bresel an eil d'egile** : Et donc car eux autres se faisaient alors la guerre *(Plonee)* ; **Ar re-mañou-all noa tri-pe(va)r bennaket, ar re-he oa e(rr)o bras (a-)benn-neuhe** : Eux autres avaient trois-quatre, ils étaient devenus grands pour-lors *(Plonee)*
- **A-wechou-all** [veʃu'al] : D'autres fois ; **A-wechou teue hag a-wechou-all teue ket** : Des fois ça venait et d'autres fois non *(Plouïe)* ; **A-wechou-all on bet 'kerc'had 'nê ba mis-here** : D'autres fois je suis allé les chercher au mois d'octobre *(Brennilis)* ; **A-wechou vïe ar bern plous, a-wechou-all vïe ar bern foenn** : Des fois c'était le tas de paille, et d'autres fois c'était le tas de foin *(Plouïe)*
- **Deus ur mod pe deus un'-ell** : D'une manière ou d'une autre ; **An dour oa moien dé zihelliñ 'naoñ deus ur mod pe deus un'-ell heñ ! Pugur ma vis(e) un tamm diskenn gantoñ pet(r)a !** : On pouvait réorienter l'eau d'une manière ou d'une autre hein ! Puisque si elle était un peu en pente quoi ! *(Kareis)*
- **Egile-all** [egi'lal] : L'autre (masc. après une 1ère et 2e personne) ; **Oh ! Lar egil'-all, memes hini en-dro (a)darre** : Oh ! Dit le second autre, de nouveau le même ! *(Plonee)*
- **En tu-all (/-ell) da** : Au-delà de / De l'autre côté de / Indépendamment de ; **'N tu-all da Blonee war-zu Landelo** : De l'autre côté de Plonévez-du-Faou, direction Landeleau *(Lannedern)* ; **War drizeg-kant hanter haller kontañ pevar-c'hant en tu-all da bemp pla ha tr(i)-ugent** : Sur mille trois cents on peut compter quatre cents au-delà de soixante-cinq ans *(Skrigneg)* ; **Lod na goneet un tamm erc'hent, an dra-h(e) oa en tu-ell d'ar saout ha d'ar moc'h** : Certains avaient gagné un peu d'argent, c'était indépendamment des vaches et des cochons *(Kergloff)*
- **Heben-all** [hebe'nal] : L'autre (fém. après une 1ère et 2e personne) ; **Ur sac'had-owr voa rôet d'un, ur montr-owr d'hebén hag ur goutellad-owr petramed ur loereou-owr pe un dra bennaket d'hebén-all c'hoa(zh)** : Il fut donné un sac d'or à une, une montre en or à l'autre et un couteau en or ou-bien une paire de chaussettes en or ou peu importe encore à l'autre *(Plonee)*
- **Hemañ-all** [hẽ'mal] : L'autre ; **Ha hem'-all petar é ?** : Et l'autre c'est quoi ? *(Berrien)*
- **Hezh-all** [hẽ'zal] : L'autre ; **Ah ! Hezh-all oa red daoñ mond da lared lar vïe bet ar saout war ar gwinizh ahe...** : Ah ! L'autre, il était obligé d'aller dire que les vaches étaient allées sur le blé là... *(Lokmarïa)*
- **Kemend-all + *n.pl.*** : Tant de + *n.pl.* ; **Ha kemend (a) draou voa da-heul ha kemend-all owr voa da-heul** : Et tant de choses les suivaient, et tant d'or à la suite *(Plonee)*
- **Ken + *ad.*-all** : Si + *ad.* ; **Ma ! Ar re-he so dilhad solud, pec'hed é 'vel-kent pass implijiñ 'nê ! Danve ken solud-all !** : Eh bien ! Ce sont des vêtements solides, c'est tout de même pécher que de ne pas les utiliser ! Du tissu si solide ! *(Skrigneg)* ; **Oh ma Doue ! Biskoazh na bet gwelet bor(e)nn bet ken bras-all !** : Oh mon Dieu ! Elle n'avait jamais vu de bols si grands ! *(Skrigneg)*
- **Mann-all e-bed (ne)med / Mann-ell e-bed (ne)med** : Rien d'autre que ; **Med ma dad zo bet pad e bu(he), houlle ket mann-ell e-bed 'med ur gwele-klos** : Mais mon père fut toute sa vie, il ne voulait rien d'autre qu'un lit clos *(Ponvel)*
- **N'eus ket 'n tu-all (/ell) daoñ** : Il n'y a pas meilleur que lui ; **Ha d'o(be)r pasti-penn oa ket 'n tu-ell daoñ hañ ! Mad vij(e) hardi !** : Et il n'y avait pas meilleur que lui pour faire du pâté de tête hein ! Il était super bon ! *(Kallag)*
- **Ur mod-all** [mo'dal] : D'un autre style ; **Gavotenn Kalaner zo ur gavotenn ur mod-all c'hoazh** : La gavotte de Calanhel est une gavotte d'un autre style encore *(Plourac'h)*

**ALLASS** ['alas] : [***allass*** 1499] interj. ; Hélas

✗ *syn.* : ***siwazh***

**Med allass ...** : Mais hélas... *(Ar Fouillez)* ; **Med, allass ! Bremañ...** : Mais hélas ! Maintenant... *(An Uhelgoat)*

**ALORI / ALOREN** [a'lori] [a'lorən] : [***alori*** 1992] n.m. ; Pitre / Zozo

✗ *syn.* : ***lïo***

◆ Pitre ; **Ober e alori** : Faire le pitre *(Lokarn)*

◆ Zozo ; **Tamm istim e-bed evid an alori-mañ** : Aucune estime pour ce zozo *(Poullaouen)* ; **Ma zalc'h an alori-se da glask cheu ganit, 'h an da reiñ ur jilgornad daoñ war e vri** : Si ce zozo-là continue de te chercher des noises je vais lui mettre une mandale dans sa gueule (son nez) *(Rostrenn)* ; **Med pé vise strummet ga un aloren oa ket kalz gwelloc'h 'e...** : Mais lorsqu'elle s'embarrassait d'un zozo ce n'était pas beaucoup mieux non-plus *(Ponvel)* ; **Oh ya, un alo(r)en vis(e) laret petramed un dèn pass re katolik** : Oh oui, on disait un « aloren » ou-bien une personne pas très catholique *(Ponvel)* ; **Pé vise strummet, pé vise laket dé zimiiñ d'un' ha' dalvee mann e-bed, beñ oa ket gwal vraw 'è ! Beñ nann, strummet neuhe ga un aloren** : Quand elle s'était embarrassée, lorsqu'on la faisait se fiancer à quelqu'un qui ne valait rien, ben ce n'était pas bien joli non-plus ! Ben non, alors embarrassée d'un zozo *(Ponvel)*

**ALTERAÑ** [al'teːr(ə)] : [***alteraff*** 1499] vb. ; Somnoler

✗ *syn.* : ***moredIñ, pouesañ-butun*** ; & *cf.* : ***kousked***

**Goude ma debret lein oan chomet d'alteriñ** : Après avoir dîné je suis resté somnoler *(Poullaouen)*

**ALUMENN** [a'lymən] : [***alumenn*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [aly'mɛnu]) ; Omelette

✗ *syn.* : ***vïou fritet***

**ALUMETES** [aly'mɛtɛz-s] : [***al(l)umet(t)és*** 1633] coll. (sing. **-enn** [alymɛ'tɛ:zən] sing. pl. **-ennou** [alymɛtɛ'zɛnu]) ; Allumettes

✗ *cf.* : ***briked, direnn***

**Hep goulou nag alumetes** : Sans lumière ni allumettes *(Ar Fouillez)* ; **Ahe 'ma ar ouestad-alumetes** : La boîte d'allumettes est là *(Poullaouen)* ; **Alumetes gati ba'n hi zorn hag un torchad plous** : Elle avait des allumettes à la main et un torchon de paille *(An Uhelgoat)* ; **Ha heñ oa bec'h toiñ ha aet da lak an tan d'e sigaretenn, na taolet e alumetesenn d'an traoñ ha koueet an tan ba'r bern plous** : Et il était affairé à couvrir, il mit le feu avec sa cigarette, il balança son allumette en bas et le feu prit dans le tas de paille *(Speied)*

➢ **Bouest-alumetes** : Boîte d'allumettes (vide) ; **Pa gleemp ar grilhed 'kanañ vije lak(et) ur blousenn blam daoñ da zond er-maes ha vijent laket ba ur ouest-alumetes** : Lorsqu'on entendait les grillons chanter, on mettait une paille pour le faire sortir et on les mettait dans une boîte d'allumettes *(Skrigneg)*

**ALUMIÑ** [a'ly:mi] [a'lym] : [***alumiff*** 1499] vb. ; Allumer

✗ *cf.* : ***c'hweo***

**Alumet é ar goulou** : La lumière est allumée *(Pleiben)* ; **Kê d'ar gujun 'ta d'aluminñ ar vorn !** : Va donc dans la cuisine allumer le four ! *(Skrigneg)* ; **Aluminñ ra pa vé brañchet, med vé ket klêt sort e-bed kin** : Il s'allume lorsqu'on le branche, mais on n'entend plus rien *(Skrigneg)* ; **Daw alum ar goulouiou, ar lamp-tampet hag an traou 'benn mond ba'r c'hrow** : Il faut allumer les lumières, la lampe tempête et tout avant d'aller dans la crèche *(Plonee)* ; **Un tamm barretenn-dir vise gwraet ha vis(e) gwraet tan (e)vid alum ar c'horn-butun** : On faisait une petite barrette d'acier et on faisait du feu pour allumer la pipe de tabac *(Kleden)* ; **An dra-h(e) meus bet klêt, la vïe daw alum ur gowad-tan ba-di(nd)an ur lon-keseg wechou 'vi(d) lak (a)nèoñ da ziblass** : Ça j'ai entendu dire, qu'on fallait parfois allumer une flambée sous les chevaux pour les faire se déplacer *(Laz)*

➢ **War-alumet** : (en position) Allumé (-e) ; **Goulou vïe ket les(k)et war-alumet keme(nt)-se** : On ne laissait pas tant que ça la lumière allumée *(Plonee)*

**ALUR** ['ɑ:lur] : n.m. (pl. **-iou** [a'lyrju]) ; Allure

✗ *syn.* : ***magadurezh, stumm*** ; & *cf.* : ***didress, didu***

**« Difleped » zo droch un tammig ba e aluriou** : « Difleped », c'est un petit peu farfelu dans ses allures *(Laz)* ; **Ka(s)imant-sur ma alur ur c'homedian 'vid da vad** : J'ai très certainement l'allure d'un bohémien pour de bon *(An Uhelgoat)*

**ALURED** [a'ly:rəd-t] : ad. ; Alluré (-e) (qui a beaucoup l'allure)

✗ *cf.* : ***fiched, pentañ***

**Hag a houmañ oa alured 'ha !** : Elle était allurée ma foi ! *(Skrigneg)*

**ALUSEN / ALUJEN** [a'ly:zən] [a'ly:ʒən] : [***aluson*** 1499 ; ***alusen*** 1659] n.f. ; Aumône

**Ar pe(r)ien 'tond da glesk an alujen ! Zo pe(r)ien ba toull-an-nor as(e)** : Les mendiant venant chercher l'aumône ! Il y a des mendiants là au pas de la porte *(Lokarn)*

➢ **War an alusen** : Par charité ; **Mamm a ree an dra-se war an alusen neuhe** : Maman faisait ça alors par charité *(Sant-Wazheg)*

**ALVAIENN** [al'vajən] : n.f. ; Ravenelle (cf. **alc'hwezenn**)

**ALVAON** [al'vɑ̃wn] : [***alvaon*** 1902] n.m. (pl. **-ed** [al'vɑ̃wnəd-t] **-ichen** [alvɑ̃w'niʃən]) : Ahuri / Fou / Guignol

✗ *syn.* : ***langour***

◆ Ahuri ; **Chom a ra ahe digor e hinou (e)vel un alvaon** : Il reste là la bouche ouverte comme un ahuri *(Plouïe)* ; **Hezh so 'vel un alvaon, heñ neus ket (a) zispak !** : Il est comme un ahuri, il n'a aucune débrouille ! *(Skrigneg)*

◆ Guignol ; **Ober an alvaon** : Faire le guignol *(Kergrist)* ; **'H o(be)r he samm alvaon ahe oa-hi** : Elle était en train de faire sa petite guignole là *(Laz)* ; **Un' ha' vé 'h o(be)r un tamm gurzite ahe ma peus c'hoant, hezh so un alvaon ! Me lar la vé kalz alvaonichen** : Quelqu'un qui fait un peu son mariole là si tu veux, c'est un « alvaon » ! Je peux te dire qu'il y a beaucoup de guignols *(Laz)*

➢ **Koueo an alvaon war-gorre *ub.*** : Être désagréablement surpris ; **'Benn gouev an alvaon war ho korr'** : Quand vous êtes désagréablement surpris *(Laz)* ; **Koueet an alvaon war mé gorr', sabatur(e)t** : J'ai été désagréablement surpris, stupéfait *(Laz)*

**ALVOKAD / AVOKAD** [a(l)'vokəd-t] : [***a(d)uocat*** 1499 ; ***aluocat*** 1633] n.m. (pl. **-ed** [a(l)vo'kɑ:dəd-t]) ; Avocat / **ALVOKATES** [alvo'katəz-s] : n.f. (pl. **-ed** [alvoka'te:zəd-t]) ; Avocate

**Hou(zh) oa alvokates** : C'était une avocate *(Lannedern)* ; **Ha hih alvokad noè sa(v)et i vouezh pé wele pe-sort mod oa-hi ba'n disvegañs ha pene trist oa** : Et son avocat leva la voix quand il vit à quel point elle était dans l'opprobre et combien elle était triste *(Kergrist)*

➢ **Kaoseal 'vel un avokad** : Parler comme un ministre (m.-à-m. … comme un avocat) ; **Heñ gaosev 'vel un avokad** : Il parle comme un ministre *(Kolloreg)*

**AMAÑ** ['ɑ̃m(ə)] ['ɑ̃ma] ['ama] : [vx. br. ***amma*** ; ***aman*** 1499] ad. ; Ici

✗ *cf.* : ***ahann, alemañ, di***

**Amañ (e)ma** : Il est ici ; **Amañ (e)mêr c'hoa(r)i** : C'est ici que ça se passe *(Plouïe)* ; **Amañ oa ur gomz evid lared** : On avait ici un mot pour dire *(Plouïe)* ; **Amañ vé klêt sort e-bed** : On n'entend rien ici *(Lokmarïa)* ; **Lec'h (e)momp-nin amañ** : Là où nous sommes *(Plouïe)* ; **Me n'on ket bet amañ !** : Moi je ne suis pas venu ici ! *(Plonee)* ; **Amañ** ['ama] : Ici *(Pleiben)* ; **Ha oc'h deut deu(h) Rañwon amañ ?** : Et vous êtes venus ici de Rennes ? *(Plourac'h)* ; **Amañ d'an traoñ oa ur wazh vihen goude** : Ici en contrebas, il y avait après un petit ruisseau *(Skrigneg)*

- **A-benn *up.* amañ** : Dans *une durée* ; **'Benn un eur amañ (v)o seizh eur hanter deuh ar mintin ha red (v)o demp mond !** : Dans une heure, il sera sept heures et demie du matin et il faudra y aller ! *(Skrigneg)*
- **A-beurzh amañ** : D'ici (rumeur…) ; **Na lares ket é 'beurzh amañ !** : Ne dites pas que ça vient d'ici ! *(Poullaouen)*
- **Amañ gi-mañ / Amañ hi-mañ** : Ici-même ; **Yann zo kaos amañ gi-mañ** : Le Yann dont on parle ici *(Landelo)* ; **Vise un de(v)ezh kass-teil ba amañ hi-mañ** : Il y avait une journée d'envoi de fumier ici-même *(Speied)* ; **Eh, 'vel am' gi-m' vïe bet dac'h an toull** : Eh, comme ici ç'aurait été contre le trou *(Sant-Wazheg)*
- **Ar re dre-amañ** : Ceux du coin ici ; **Hag ma gwas ha toud ar re dre-amañ a'h ee d'ar ba(l)iou in bissiklèt pe war o zreig, sete me ma destumet hemañ ba ma oto !** : Et mon mari ainsi que tous ceux du coin ici allaient dans les bals en bicyclette ou à pied, je l'avais donc ramassé dans ma voiture ! *(Skrigneg)*
- **Ba amañ** : Ici ; **Vé ket klevet mann e-bed ba am' ! Chañjomp tu ha' welot !** : Ici on n'entend rien du tout ! Changeons de côté et vous verrez ! *(Kleden)*
- **Be amañ evid + *vb.*** : Être ici de son rôle de + *vb.* ; **Me zo amañ 'vid delc'hen ar breiou-karr** : Mon rôle est de tenir les brancards de la charrette *(Poullaouen)*
- **Beked amañ / Da-beked amañ** : [***beteg-aman*** 1659] Jusqu'ici ; **Deut é beg-e-dok da-beked am'** : Les flics sont venus jusqu'ici *(Plouïe)*
- **D'amañ** : D'ici ; **Ur c'hilometr, petram un tammig ouzhpenn, dram vé d'amañ é** : Un kilomètre, ou-bien un petit peu plus, puisque c'est d'ici *(Speied)*
- **Deus dre-amañ** [døstre'ɑ̃:mə] : Du coin ; **N'é ket ur fest-nos deus dre-amañ** : Ce n'est pas un fest-noz du coin *(Skrigneg)*
- **Dre amañ** : [***dré ama(ñ)*** 1850] Par ici ; **Ar pezh vise laret deus serten feurmou dre amañ** : Ce que l'on disait de certaines fermes par ici *(Plouïe)* ; **Me meus ket bet gwel(e)t an dra-he gwich e-bed dre-amañ gi-mañ** : Je n'ai jamais vu ça par ici *(Skrigneg)* ; **Me welon ket an dra-h(e) amañ, dre-amañ meus ket bet gwel(e)t den e-bed 'h o(be)r miser d'i loned !** : Moi je ne vois pas ça ici, je n'ai vu personne par ici faire des misères à ses bêtes ! *(Skrigneg)*
- **Evid dre-amañ** : Pour ce qui est de par ici ; **An dra-he vije gwraet ga un tamm kaoutchou, me n'onn ket pe-naos vije speget, neuhe vij(e) ket ka(v)et chutellou, 'vi(d) dre-amañ !** : C'était fait d'un bout de caoutchouc, je ne sais pas comment il était collé, on ne trouvait alors pas de tétines, pour ce qui est de par ici ! *(Skrigneg)*
- **S'hag amañ** : Vers ici ; **Sell s'hag amañ** : Regarde vers ici *(Kergrist)*
- ***udb.* amañ hag *udb.* ahont** : *qqchose* par-ci, *qqchose* par-là ; **Med ur bann'h amañ hag ur bann'h 'hont ha d'ar mar(e)-se oa kalz a dud ba'h ar feurmiou** : Mais un verre par-ci, un verre par-là et à cette époque il y avait beaucoup de monde dans les fermes *(Skrigneg)*

**AMAND** [amɑ̃nd] : [***amant*** 1519] n.m. ; Amende

**Un amand meus bet ga beg-e-dok** : Les flics m'ont mis une amende *(Poullaouen)*

**AMANN** [a'mɑ̃n] [ɑ̃'mɑ̃n] : [***amanen*** 1464 ; ***aman*** 1659] n.m. ; (du) Beurre

**Un usin-amann oa ene** : Il y avait là un usine de beurre *(Karnod)* ; **Ba-blassou vïe gwerzhet amann** : Par endroits on vendait du beurre *(Plouïe)* ; **An amann vis(e) daw gwerzhañ 'nèoñ** : Il fallait vendre le beurre *(Sant-Wazheg)* ; **Hag ar mod-all ar bïou-laezh vise evid ober amann** : Et autrement les vaches laitières servaient à faire du beurre *(Plouïe)* ; **Ha blam da lakad ur bastell amann barzh** : Et pour qu'on y incorpore un gros morceau de beurre *(Kergloff)* ; **Dïennañ ar laezh, tenn an dïenn deus ar laezh 'vid o(be)r an amann** : Écrémer le lait, ôter la crème du lait pour faire le beurre *(Berrien)* ; **Preparet oa un tamm amann, un toullad vïou pezh a oa** : On préparait un peu de beurre, ce qu'il y avait d'œufs *(Skrigneg)* ; **Sete lod nïent ket gwraet kalz amann** : Certains n'avaient donc pas fait beaucoup de beurre *(Plouïe)* ; **Oh n'eus ket c'hoazh, meus ket laket nag amann na bara** : Pas encore, j'ai pas mis ni le beurre ni le pain *(Berrien)* ; **Toud an dud oar kalz traou war an amann !** : Tous le monde sait beaucoup de choses sur le beurre ! *(Plonee)* ; **Ha pa vïe an amann oa klïanted dèoñ ba'r vourc'h pet(r)a !** : Et il y avait de la clientèle au bourg pour le beurre lorsqu'il y en avait quoi ! *(Sant-Wazheg)* ; **Ah ya, ma Doue, ma mamm 'h ee tre da Uhelgoat da werzhañ e damm amann** : Ah oui, mon Dieu, ma mère allait jusqu'à Uhelgoat vendre son beurre *(Ponvel)* ; **Ha ree kime(d) despugn amann d'ar re-all dé gassed** : Et il ne faisait que collecter le beurre des autres pour l'envoyer *(Plonee)* ; **Loaiou-koat, an dra-he oa beus memes ! An dra-he stage ket an amann deusontoñ** : Des pales de bois, c'était même du buis ! Le beurre ne s'y collait pas *(Skrigneg)* ; **Med neuhe vis(e) debet bar(a)-lard mignoc'h 'e pé vïe ket kalz amann** : Mais alors on mangeait aussi plus de pain au saindoux quand il n'y avait pas beaucoup de beurre *(Plonee)* ; **An amann vije gwraet ba'n toull petram lod lake ba'n assïed** : On faisait le beurre dans le trou ou bien certains mettaient dans l'assiette *(Pleiben)* ; **Beñ vije laket ba'r ribout d'o(be)r amann pa vije leun ar pod ha deus an amann vije emm ba'n ti !** : Ben on mettait dans la baratte pour faire du beurre quand le pot était plein et selon le beurre dont la maison avait besoin ! *(Skrigneg)* ; **Ha pé vé kestïon neuhè deuh ar c'hafe vé rôet kafe, bara, krampouzh, amann ha koñfitur, gwin… añfeñ ur**

**verenn mad hañ** : Et lorsqu'il est donc question du café (goûter) on donne du café, du pain, des crêpes, du beurre et de la confiture, du vin… Enfin un bon goûter hein *(Plouïe)* ; **Ya-ya-ya hag sallet, red da lakad un tamm holen barzh ha go(ude)-se vé poueset ha vé gwerzhet an amann, dre hanter-lur eint poueset toud !** : Oui-oui-oui et salé, il faut y mettre un peu de sel et ensuite on pèse et on vend le beurre, ils sont tous pesés à la demi-livre ! *(Plonee)* ; **Me ga(v)e din lar vis(e) ket bet 'n-im interesset an dud, 'vel lar Jean, ga'n amann** : Je pensais que les gens ne se seraient pas intéressés, comme dit Jean, au beurre *(Plonee)* ; **Ha vis(e) lakeet ur gont-kig, ur gont-gwinizh, ur gont-laezh pe amann, (e)vi(d) 'h o(be)r pris ar ferm** : Et on mettait un compte de viande, de blé, de lait et de beurre, pour faire le prix de la ferme *(Sant-Wazheg)* ; **Ha hañi e-bed oa bet klañw ga'n amann vije gwraet diwar 'r laezh goude vije laezh zo hanter-vrein macheñ ! Laezh hanter-drenk** : Et aucun ne fut malade à cause du beurre qui était fait à partir du lait, même si c'est du lait à moitié pourri ! Du lait à moitié tourné ! *(Karnod)* ; **Hag ene vïe kignet ur mell pladad-charlotes hag ar re-he vïe drailhet ha fritet ba'n amann ha lakeet dour war'nê go(ude)-se** : Et là on épluchait une grosse platée d'échalotes, on les coupait menu, les faisait frire dans le beurre et on y ajoutait de l'eau ensuite *(Kolloreg)* ; **An dra-he oa tew a-walc'h hag pep-hi(n)i a lake amann warnoñ neuhe hag a zebe ar wastellenn mod-se** : C'était assez épais et alors chacun mettait du beurre dessus et mangeait ainsi la galette *(Skrigneg)* ; **Barzh ur park mad vije gwelloc'h ! Hag ar laezh vo muioc'h 'è hag an amann vo druoc'h i(v)e !** : C'était mieux dans un bon champ ! Il y aura aussi plus de lait et le beurre sera plus gras ! *(Sant-Nigouden)* ; **Oh lard ! Lard teuñet, lard-moc'h, lard teuñet vïe debet 'ta ! Da ver(e)nn-vihen vïe debet bar(a)-lard blam da gaoud an amann da werzhañ !** : Oh de la graisse ! De la graisse fondue, de la graisse de porc, on mangeait de la graisse fondue ! Au goûter on mangeait du pain au saindoux afin d'avoir du beurre à vendre ! *(Plonee)* ; **A lakes 'naoñ ba ar ribout hag a drôes ar ribout hag a goude ar laezh vije laezh-ribout neuhe pa dapes an amann maes ar ribout, an amann a 'n-om ramasse, mé-keres, 'n ur blokad** : Tu le mettais dans la baratte, tu tournais la baratte et après le lait était alors du babeurre lorsque tu enlevais le beurre de la baratte, le beurre se ramassait, si tu veux, en un bloc *(Skrigneg)* ; **Ha 'bénn teue ar baotred war-lerc'h dé zib o mer(e)nn vïe laket o amann war o un' ha vïe laket un' sec'h war hi gorr(e) ha vïe lak(et) hègn diw-ha-diw, 'vi(d) karg o c'hov d'an dud founnissoc'h** : Et quand les gars venaient ensuite pour dîner on mettait du beurre sur une et on mettait une sèche par-dessus et on les mettait deux par deux pour qu'ils se remplissent le ventre plus rapidement *(Sant-Wazheg)* ; **Ha amañ vije laket an amann ba'h ar puñs ba'r sailh ! Hag an de war-lerc'h vintin, pé vije tennet mae(s) ar puñs neuhe, vije malakset neuhe da denn an dour maessoñ ha goude vije mad an amann neuhe !** : Et ici on mettait le beurre dans le puits dans le seau ! Et le lendemain matin, lorsqu'on le sortait alors du puits, il était malaxé pour extraire l'eau et après alors le beurre était bon ! *(Skrigneg)* ; **'Wechou vis(e) poan klass o(be)r an amann, ba'r gouañw vis(e) poan gantoñ, dalc'het 'naoñ ba'r c'hogn ha ar pod-koèien ba'r c'hogn ha 'terc'h da droiñ 'naoñ, mod-ell ma vis(e) bet re yin, neu'n vis(e) ket bet deut gwech e-bed kàer ga'r pezh oa war'naoñ ha ma vis(e) re domm, neu'n 'h ee toud maes** : Il était parfois pénible de chercher à faire du beurre, en hiver c'était pénible, le garder dans le coin, la crémière dans le coin et il fallait continuer de touiller, sinon si c'était trop froid, il ne serait alors jamais devenu beau vu ce qui le recouvrait, et si c'était trop chaud, alors tout sortait *(Kergloff)* ; **Ah daon ya ! Hag ma-hun meus gwraet 'è, me p(a) oan aet da zelc'hen-menaj digentañ p(a) oan dimeet ma ket ekremeus e-bed hag a zigoavenen ma laezh ga'r l(o)a-bod ha vije laket ba ur pod-grê neuhe ha 'benn fin ar su(zhu)n neuhe, pa vije e(rr)i leun neuhe vije laket ba'h ar ribout da ribotad an amann neuhe, sell vije amann vresk bep su(zhu)n** : Ah dam oui ! Et j'ai fait aussi moi-même, au tout départ lorsque je suis partie tenir une ferme quand j'étais fiancée, je n'avais pas d'écrémeuse, j'écrémais à la louche mon lait que l'on mettait alors dans un pot en grès et alors à la fin de la semaine, lorsqu'il était plein on le mettait dans la baratte pour baratter le beurre, il y avait donc du beurre frais chaque semaine *(Skrigneg)*

- **Amann douss** : (du) Beurre doux ; **Lak amann douss war ar vloñsadenn** : Mets du beurre doux sur la contusion *(Poullaouen)*
- **Amann rouss** : (du) Beurre roussi ; **Hag vïe laket un tamm amann-rouss, hum ! An dra-he é bet mad** : Et on mettait un peu de beurre roussi, hum ! Ça ce fût bon *(Lokmarïa)*
- **Aet é an amann ga'r làer** : Le voleur a dérobé le beurre (c-à-d. qu'il y avait moins de beurre que prévu) ; **Hag petram ma vis(e) ket kement amann 'vel oagn choñj kaoud, a-wechou vïe mïoc'h a laezh 'è ba'r c'hoèien ha neu'n vis(e) laret : « Ahe é aet an amann ga'r làer »** : Et sinon s'il n'y avait pas autant de beurre qu'ils pensaient avoir, la crème contenait parfois plus de lait, on disait alors : « Là le voleur a dérobé le beurre » *(Kergloff)*
- **Bara-amann** ['bɑːra,mɑ̃n] : Pain beurré ; **Vis(e) ket bet debet an dra-he gwal vounus deus ar mitin, med deus ar mitin vis(e) kafe ha bar'-amann petramed kig d'an heñi ga(v)e mad** : On ne mangeait pas ça bien vite le matin, mais le matin il y avait du café et du pain beurré ou-bien de la viande pour celui qui aime ça *(Kergloff)*
- **Digass amann ba'r ribout** : Produire du beurre dans la baratte ; **Wechou vïe daw bi pell 'tigass amann ba'r ribout** : Il fallait parfois prendre du temps pour le produire du beurre dans la baratte *(Sant-Wazheg)* ; **Me(d) dé gomañs oa ur poufêr un tamm a(he), ma peus c'hoant, a-wechou vïe daw bi pell 'tigass amann barzh ! Vïe daw skoiñ alïes** : Mais au départ il y avait une marmite en quelque sorte là, si tu veux, parfois il fallait mettre du temps pour y produire du beurre ! Il fallait battre souvent *(Sant-Wazheg)*
- **Ene vé laket amann war an dow du deuh ar bara** : Là y a de l'argent (mot-à-mot : Là on met du beurre sur les deux côtés du pain) *(Plouïe)*
- **Feunteun an amann** : La fontaine de beurre (trou au milieu de la platée de bouillie d'avoine dans lequel on met le beurre) *(Skrigneg)*
- **Kest an amann** : (trad.) Quête du beurre (destinée au prêtre entre avril et mai)
- **Livadenn-amann** : Fine couche de beurre ; **Yè, med pemp tamm hag un tammig bar(a) ga ur livadenn-amann** : Oui mais, cinq morceaux et un petit bout de pain avec une fine couche de beurre *(Sant-Wazheg)*
- **Marc'hadour-amann** : Marchand de beurre / Vendeur de beurre ; **Chann ha Yann oa o-dow marc'hadour-amann, richenn gwech-all** : Jeanne et Jean étaient tous deux vendeurs de beurre, conte d'autrefois *(Laz)* ; **Ar**

**marc'hadour-amann bassee war ar maes gwech-all hag vïe gwerzhet an amann, gwerzhet ar vïou !** : Autrefois le marchand de beurre passait à la campagne et on vendait le beurre, on vendait les œufs ! *(Plonee)*

➢ **Pardon an amann** : Pardon du beurre ; **Ar C'hrann, ba Speied, pardon an amann** : Le Crann, à Spézet, le pardon du beurre *(Laz)*

➢ **Pejenn-amann** : Motte de beurre ; **Daon ! Homañ oa pounner, ar bejenn-amann-mañ, deuh hi venn 'ha ! Oa ket bras ha pounner oa !** : Dam ! Elle était lourde, cette motte de beurre-ci, pour sa gueule ma foi ! Elle n'était pas grande et elle était lourde *(Skrigneg)* ; **An dra-he zo memes-mod 'vel gwich-all, vije lod 'hond war ar maes da zespun amann, eh ! Vije destum(et) an amann ha ba'h ar bejenn-amann, un' na lak(et) ur pezh journavesenn !** : C'est pareil qu'autrefois, certains allaient à la campagne collecter du beurre, eh ! On collectait le beurre et dans la motte de beurre, il y en avait un qui avait mis un énorme chou-navet ! *(Skrigneg)*

**AMBAF** ['ɑ̃mbaf] : Lent (cf. **abaf**)

**AMBARASS** [ɑ̃m'bɑ.rᵃs] : [***ambarras*** XVIIIᵉ] n.m. ; Frime / Tracasserie(s)

◆ Tracasserie(s) ; **Ambar'ss toud** : Des tracasseries *(Plouïe)* ; **Kaol vije laket kalz ! D'ar mar(e)-se oa ket ambar'ss mod so bremañ ! Bremañ kajemant n'é ket kap an nén da gaoud kaol kin** : On mettait beaucoup de choux ! À cette époque il n'y avait pas de tracasseries comme il y a de nos jours ! De nos jours on n'est plus capable d'avoir de choux ! *(Skrigneg)*

➢ **Ober ambarass** : Faire des chichis ; **C'hwi ra ambar'ss** : Vous faites des chichis *(Plouïe)*

➢ **Ober ur sakre ambarass** : Faire de la grosse frime ; **Heñ ra ur sakre ambarass !** : Il fait de la grosse frime ! *(Laz)*

**AMBARASSER** [ɑ̃mba'rasər] : [***ambarasser*** 1895] n.m. (pl. **-ien** [ɑ̃mbara'sɛrjən]) : Frimeur / Homme chichiteux / Petit merdeux / **AMBARASSÉRES** [ɑ̃mbara'seːrəz-s] : n.f. (pl. **-ed** [ɑ̃mbarase'reːzəd-t]) ; Femme chichiteuse / Frimeuse / Petite merdeuse

✗ *syn.* : ***bombañser, c'hweadenn, fougassenn, fougasser, fougeer, planter-pouf***

**Un ambarasser, heñ zo ur bern-teil** : Un frimeur, il en fait des tonnes *(Laz)* ; **Un ambarasséres, n'eus kem(ed) lak(ad) ur bleuñenn dèi ba' he rèr, houzh nijefe** : Une frimeuse, il suffit de lui mettre une plume dans le cul et elle s'envolerait *(Laz)*

**AMBARKAÑ** [ɑ̃m'barkə] : [***embarqui*** 1659] vb. ; Embarquer

✗ *syn.* : ***pakañ, taped***

**Kestionet, ambarket ga'r Boched, dé gestioniñ (a)nê d'ar c'homandantour !** : Ils furent interrogés, embarqués par les Boches, pour les interroger à la kommandantur ! *(Kleden)*

**AMBETAÑ** [ɑ̃m'bet(ə)] : [***ambetin*** 1911] vb. ; Embêter

✗ *syn.* : ***amerdañ, pistigañ***

**Ur problem hag a ambete ar person e-hun 'e** : Un problème qui embêtait aussi le recteur lui-même *(Kallag)* ; **Ma n'eus kim(ed) ur c'houblad é daw dê 'h ober ga'n dra-he hag e vefont ambetet, pugur neugn ket tro-walc'h !** : S'il n'y a qu'un couple, il leur faut faire ça et ils seront embêtés, puisqu'ils n'ont pas assez ! *(Lannedern)*

**AMBILH** ['ɑ̃mbij] : [***ambilh*** 1992] ad. ; De tête (cheval)

✗ *m. comp.* : ***marc'h-ambilh*** ; *syn.* : ***-beg***

**AMBIONNER** [ɑ̃m'bjɔ̃nər] : [***ambyonner*** 1732] n.m. ; Gardien de saisie (mobilier)

**Hezh oa un ambionner** : C'était un gardien de saisie *(Karnod)*

**AMBISSÏON** [ɑ̃mbi'sijən] : [***ambition*** 1576] n.f. (pl. **-ou** [ɑ̃mbi'sjɔ̃ːnu]) ; Ambition

**Be zo tud ha neugn ket tamm ambissïon e-bed** : Il y a des gens qui n'ont aucune ambition *(Plouïe)*

➢ **Kaoud ambissïon deus *ub.*** : Avoir pour ambition d'être au niveau de *qqn.* ; **Ambissïon mamp deusoute** : Nous avions pour ambition d'être à leur niveau *(Skrigneg)*

**AMBISSÏUS** [ɑ̃mbi'sijys] : [***ambitius*** 1576] ad. ; Ambitieux (-se)

**Un dèn ambissïus vïe hezh** : C'était une personne ambitieuse *(Plouïe)*

**AMBOCH** [ɑ̃mboʃ] : n.m. (pl. **-ou** [ɑ̃m'boʃu]) ; Embauche

✗ *syn.* : ***frèd, labour***

**Set(ou) Yann voa aet neuhe (e)tram-hag ar maner ene da glask amboch** : Yann partit donc vers le château là-bas pour y trouver embauche *(Plonee)*

**AMBOCHAÑ** [ɑ̃m'boʃə] : vb. ; Embaucher

**Me meus ambochet un' yowank ahe, na ket bet gwraet nintra morse !** : J'ai embauché un jeune là, il n'avait jamais rien fait ! *(Lannedern)* ; **Peus kime mond da glask labour ahe, ahe matrehe vefeh ambochet ba'r chato kozh a-walc'h** : Tu n'as qu'à aller chercher du travail là, là tu seras probablement embauché dans le vieux château

*(Plonee)* ; **Med ahe zo ur chato ne(ve) ba-dreñw, peus kime mond da glask labour, ahe vefeh ambochet d'ober un dra bennag** : Mais là-derrière se trouve un nouveau château, tu n'as qu'à aller chercher du travail, là ils t'embaucheront à faire quelque chose *(Plonee)* ; **Un dèn ha' oa deut deus an Itali gan e boutou-koat ha' gouske war 'r chantieriou ha un dèn kapab oa ha amboche un neubeud tud** : Un homme qui était venu d'Italie en sabot de bois et qui dormait sur les chantiers, c'était un homme compétant et il embauchait un peu de monde *(Lokarn)* ; **Set' komañset da labour(a)d ma-hun d'o(be)r tammou brikolou ha 'benn ar fin ma amboch(e)t un dèn, ambochet dow ha derc'het mond ar mod-se, beka pe(va)r meus bet** : J'avais donc commencé à travailler seul pour faire quelques bricoles et pour finir j'avais embauché une personne, deux personnes et j'ai continué comme ça, j'ai eu jusqu'à quatre *(Lokarn)*

**AMBRAÑCHAMANT** [ãmbrã'ʃãmən] : [***ambrañchamant*** 1992] n.m. (pl. **ambrañchamañchou** [ãmbrãʃã'mã(j)ʃu]) ; Embranchement

**Kichenn an ambrañchamant** : À côté de l'embranchement *(Poullaouen)*

**AMBREGIÑ** [ãm'bre:gi] : [***embreguer*** 1659] vb ; Employer (faire usage d'une chose en la faisant entrer dans la composition de *qqchose*)

✗ *cf.* : ***implijañ***

**Ar goell-bïer pe ar goell-toas ! Ar goell-toas vije ambreget** : La levure ou le levain ! C'était le levain qu'on employait *(Skrigneg)* ; **Beb su(zhu)n vije ambreget ar goell-toas, pugur vije gwraet toas beb-su(zhu)n, pa vije gwraet bar(a) beb-su(zhu)n** : On employait le levain chaque semaine, puisqu'on faisait de la pâte chaque semaine, vu qu'on faisait du pain chaque semaine *(Skrigneg)*

**AMBREN** ['ãmbrən] : [***ambrenniñ*** 1850] vb. (p.p. **-et** [ãm'bre:nəd-t]) ; Angoisser / Broyer du noir / Divaguer

✗ *syn.* : ***ankeniañ, rambreal***

◆ Angoisser ; **N'é ket red dit ambren ga se** : Il ne faut pas que tu angoisses avec ça *(Poullaouen)*

◆ Divaguer ; **Ambrenet out goude gweled an aksidant** : Après avoir vu un accident tu divagues *(Poullaouen)*

**AMBROUG** [ãm'bru(:)g] : [***hambrouc*** 1499] vb ; Accompagner / Reconduire

✗ *syn.* : ***dïambroug, mond assames (ga)***

◆ Accompagner ; **Med ar re-he vïe paper en-dro dê ! Reou-rond ha vïe digasset bep a damm d'ar vigwale ar mod-se hag e 'h ee-hègn d'ambroug o mamm** : Mais ils étaient enveloppés de papier ! Des ronds et on apportait un peu à chacun des enfants comme ça et ils allaient accompagner leur mère *(Kolloreg)*

◆ Reconduire ; **Me zo aet d'ambroug (a)naoñ** : Je suis allée le reconduire *(Poullaouen)*

**AMBULAÑS** [ãmbylãs] : [***ambulans*** 1825] n.f. (pl. **-ou** [ãmby'lãsu]) ; Ambulance

**Kondüiñ a ra papred an ambulañs ?** : Conduit-il toujours l'ambulance ? *(Plouïe)*

**AMELIORIÑ** [ame'ljɔ:r(i)] : vb. ; (s') Améliorer

✗ *syn.* : ***gwellaad***

**Hag 'è, ar pezh na gwraet, é komañs(et) dé ameliorIñ ar rass ar saou(t)** : Et aussi, ce qui a fait, c'est qu'on a commencé à améliorer les races de vaches *(Kleden)* ; **Hag an dud na komañs(et) d'ameliorIñ ar rassou, ar leueou, pé tàè-hè war an douar, vis(e) un tamm mat bihannoc'h ha aessoc'h dé alañ** : Les gens ont commencé à améliorer les races, les veaux, lorsqu'ils naissaient, étaient pas mal plus petit et plus faciles à vêler *(Kleden)*

**AMERD** ['ã,mɛ̀rd-t] : n. ; Emmerdement

**Me(d) 'r re vije ba'r parkeier vije leusket, ar re-he amerdent den e-bed ! Me(d) pa teuent en-dro d'an tïer oa un amerd kaoud 'nê !** : Mais on laissait celles qui étaient dans les champs, elles n'emmerdaient personne ! Mais lorsqu'elles venaient autours des maisons, c'était un emmerdement de les avoir ! *(Skrigneg)*

**AMERDAÑ / AMERDIÑ** [ã'mɛrd(ə)] [ã'mɛrdi] : [***amerdañ*** 1992] vb. ; Emmerder

✗ *syn.* : ***ambetañ***

**'Vid amerdiñ 'naoñ a reent ha 'vid c'hoarïellad daoñ !** : Elles faisaient pour l'emmerder et se jouer de lui ! *(Skrigneg)* ; **Pugur fa ket droad d'amerd an dud a-raog pa vijent 'hor(o) !** : Puisque tu n'avais pas le droit avant d'emmerder les gens lorsqu'ils trayaient ! *(Karnod)* ; **Ha beb taol a reen a stlape voenn war ma c'harg (e)vid amerdañ (a)ha(n)on** : Et chaque coup que je faisais il balançait du foin sur ma charge pour m'emmerder *(Berrien)* ; **Hemañ zo 'hond da jom d'amerdiñ 'ha(no)mp amañ pad an de !** : Il va rester ici nous emmerder pendant toute la journée ! *(An Uhelgoat)* ; **Ma nise gouïet ar merc'hed se paotr powr 'è, nise amerdet (a)ha(n)on da-houde !** : Si les femmes avaient aussi su ça mon pauvre, elles m'auraient emmerdé ensuite *(Ponvel)*

**AMERIK** [amerik] : [***Amerik*** 1931] n.m. ; Amérique

**Me renk mond d'an Amerik !** : Je dois aller en Amérique ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ga'n dra-he meus pêet mé hent d'ond d'an Amerik, dé ma gwas ha din !** : J'ai payé grâce à ça mon itinéraire vers l'Amérique, à mon mari et à moi ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ba'n Amerik oa ket droad da bissañ maes, na de vé ka(v)et pissañ ba kost ar ru** : En Amérique on n'avait pas le droit de pisser dehors, ni d'être trouvé à pisser en bord de ru *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Dac'h kêr**

**amañ oa bet aet kalz d'an Amerik d'ar marïou-se** : Beaucoup sont partis du village ici en Amérique à ces époques-là *(Sant-Wazheg)*

**AMERIKAN** [ame'rikən] : [***Amerikan*** 1931] ad. & n.m. (pl. **-ed** [ameri'kɑ̃:nəd-t]) ; Américain

**Hag an Amerikaned, pelloc'h, na dastumet un neubeud re-all en ene** : Et, plus tard, les Américains en ont ramassé quelques autres là-bas *(Plouïe)* ; **Ha pechou-kanol an Amerikaned da denno war ar boched** : Et les canons des Américains de tirer sur les boches *(Plouïe)* ; **An Amerikaned oa passeet dre ene, oa ba foñs ur feurm** : Les Américains étaient passés par là c'était au fond d'une ferme *(Skrigneg)* ; **Ba fin ar Bresel oa pigur oa komañs an Amerikaned de zebark(añ)** : C'était à la fin de la Guerre puisque les Américains commençaient à débarquer *(Kleden)*

**AMESEG** [ame:zəg-k] : [***amneseug*** 1464] n.m. (pl. **ameseien** [ame'zejən] **amiseien** [ami'zejən]) ; Voisin / Ami / **AMESEGES** [ame'ze:gəz-s] : n.f. (pl. **-ed** [ameze'ge:zəd-t]) ; Voisine / Amie

✗ *syn.* : ***kamarad***

◆ Ami (-e) ; **Ameseien mad eint** : Ce sont de bons amis *(Plouïe)* ; **An ameseien ya, ar re oa an ameseien vad, ar re oa kamaraded !** : Les voisins oui, ceux qui étaient de bons amis, ceux qui étaient des amis *(Berrien)*

◆ Voisin (-e) ; **Ma ameseg, hezh zo ganet ahe** : Mon voisin, il est né là *(Berrien)* ; **Saout an ameseg zo aet da làerezh** : Ce sont les vaches du voisin qui sont allées voler *(Berrien)* ; **Ma mab ha ma mab-kàer hag un ameseg diñ** : Mon fils et mon beau-fils et un voisin *(Skrigneg)* ; **Ah ya ! Ma ameseg din-me zo seizh la ha pevar-ugent** : Ah oui ! Mon voisin à moi a quatre-vingt-dix-sept ans *(Skrigneg)* ; **Marie zo hi-hun ! Hag da ameseg dit da vass zo i-hun 'e !** : Marie est toute seule ! Et ton voisin en face est seul également ! *(Skrigneg)* ; **P(a) oa ma ameseg lar diñ a glêe ar grilhed à kanañ ha glêen ket !** : Vu que mon voisin me disait qu'il entendait les grillons chanter alors que je n'entendais pas ! *(Skrigneg)* ; **Ah tatatata ! Ah na ri ket 'ha ! Eh ! Ha fidemdoue ! Na n'ees ket d'o(be)r se 'ha ! Petra laro ma ameseg amañ hi-mañ ?** : Ah tatatata ! Ah non alors ! Eh ! Nom de Dieu ! Tu ne vas pas faire ça ma foi ! Que va dire mon voisin ici-même ? *(Skrigneg)* ; **Te oar mond da làerezh avalou ba ti an ameseien ha' vé ket laret nintra dit-te gwech e-bed !** : Toi tu sais aller voler des pommes chez les voisins et on ne te dit jamais rien ! *(Ar Fouilhez)* ; **Pé 'h eemp gwich-all d'ar frikow pe-moc'h, gwich-all vije lahet ar pe-moc'h ha deuh ar gooñw alïes vije an dra-he (e)tre an amiseien ha vijent pedet goude** : Autrefois lorsque nous allions au (repas du) ragoût de porc, autrefois on tuait le cochon, c'était souvent l'hiver entre les voisins qui étaient invités après *(Skrigneg)*

**AMGORN** ['ɑ̃mgɔrn] : [***amgorn*** 1992] ad. ; Rond (sans corne) / Du nord-est (vent)

✗ *cf.* : ***bouch, korn***

◆ Du nord-est (vent) : **Hirw tà an a(v)el amgorn** : Aujourd'hui le vent vient du nord-est *(Poullaouen)*

**AMÏABL** [a'mijəb-p] : [***amiabl*** 1464] ad. ; Affectueux (-se) / Aimable / Aimablement / (de façon) Amicale / Gracieusement

✗ *syn.* : ***ouesk***

◆ Affectueux (-se) ; **Ur plac'h amïab** : Une femme affectueuse *(Plouïe)* ; **An dud vije amïabl deus ar loned memes-tra** : Les gens étaient quand-même affectueux envers les bêtes *(Plouïe)*

◆ Aimablement ; **Ni a gasse amïabl boniou *chicorée Leroux* d'ar seures** : Nous apportions aimablement des bons chicorée-Leroux à la sœur *(Skrigneg)*

◆ Amical (-e) ; **P(e)dur mamm oa droug en enni, med ken a oa ! Oa ket amïabl tamm (e-)bed deuh ma zad** : Puisque ma mère était tellement en colère ! Elle n'était pas du tout amicale envers mon père *(Skrigneg)*

**AMIEGES / AMÏEGES** [am(i)'je:gəz-s] : [***emiegues*** 1464 ; ***amnieguez*** 1633] n.f. (pl. **-ed** [am(i)je'ge:zəd-t]) ; Sage-femme

✗ *cf.* : ***eneb-garzh, ganiñ***

**Deut an amieges ba'n ti** : La sage-femme est rentrée dans la maison *(Berrien)* ; **Ha mond d(a) glask ar moc'h pihen ba b(e)-lec'h a vis(e)-hè, an dra-h(e) oa amïeges 'è !** : Et aller chercher les petits cochons là où ils étaient, c'était « sage-femme » aussi ! *(Speied)* ; **Med bet meus gwraet amïeges walc'h ma-hun ! Mallezh Toue ! Pé vis(e) daw al(añ) ar saout...** : J'ai assez fait sage-femme moi-même ! Nom de Dieu ! Lorsqu'il fallait vêler les vaches... *(Speied)* ; **Am(añ) oa un' ba bourk Skrigneg, un amïeges ! Ha hoñzh vije pourmenet ga'r oetur deuh an eil ti d'igil(e)** : Ici y en avait une au bourg de Scrignac, une sage-femme ! Elle était promenée en voiture d'une maison à l'autre *(Skrigneg)* ; **Me(d) gwich-all oa re-gozh ar mo(d)-se 'h o(be)r amïeges, oagn ket disked hag a'h ee d'o(be)r amïeges ha' ouïe pe-naos digass ur bugel** : Mais il y avait ainsi autrefois des anciennes qui faisaient sage-femme, elles n'étaient pas instruites et allaient faire sage-femme, elles savaient comment faire venir un enfant *(Skrigneg)*

➢ **Doworn-amïeges** : (des) Mains de sage-femme (mains fines) ; **Goude i zoworn neuhe chomo war i lerc'h, sell oa red derc'hen anaoñ, doworn-amïeges da zerc'hen i zoworn da zond a-maes mo(d)-se** : Après ses mains restaient alors derrière lui, il fallait donc le tenir, des mains de sage-femme pour tenir ses deux mains pour qu'il sorte comme ça *(Skrigneg)*

**AMOUROUSTED** [amu'rustəd-t] : [***amourousdet*** 1659] n.f. ; Relations amoureuses / Amour démonstratif

**Ha d'ar mar(e)-se an dud vise ket kem(e)nt amourousted 'tre an dud hag o bugal(e), ar vamm na ket keme(nt)-se amzer d' 'n-im okup d'an hi(ni)-bihen 'nèi** : Et à cette époque il n'y avait pas autant d'amour

démonstratif entre les parents et leurs enfants, la mère n'avait pas tant que ça de temps pour s'occuper d'un petit *(Lannedern)*

➢ **Ober an amourousted** : Avoir des relations amoureuses ; **Plij a ra dèi ober an amourousted** : Elle aime avoir des relations amoureuses *(Plouïe)*

**AMPECHAÑ** [ɑ̃m'peʃə] : [***ampechaff*** 1499] vb. ; (s') Empêcher

✗ *syn.* : ***harzañ, mired***

**D'ampech an traou da frotañ war ar rojou** : Pour empêcher que ça ne frotte sur les roues *(Berrien)* ; **An dra-he na ampeche ket 'nê da zibiñ lann na traou...** : Ça ne les empêchait pas de manger de l'ajonc ou autre... *(Skrigneg)* ; **Ya, pegur mamp ampechet an tan da gontinüiñ ga'r plous** : Oui, puisque nous avons empêché le feu de continuer (à brûler) la paille *(Plouïe)* ; **Deut ar lêsenn d'ampech an dra-he, n'onn ket blam be-rag** : La loi est venue empêcher ça, je ne sais pas pour quelle raison *(Skrigneg)* ; **Kàer na i vamm mond da Santes-Anna d'ampech anaoñ d'ond ganti !** : Sa mère avait beau aller (prier) à Sainte-Anne pour l'empêcher d'aller avec elle ! *(Skrigneg)* ; **Ur skoulêr ur wech, toud i glass oa ket voien 'h ampech anê da gaoseal brezhoneg** : Une fois un instituteur, il n'arrivait pas à empêcher toute sa classe de parler breton *(Kergloff)* ; **Nintra (ne)med ar c'hwezh deusoutoñ a ampech (a)nê da zeb anaoñ deuzhtu** : Rien que l'odeur qui s'en dégage les empêche tout de suite d'en manger *(Plouïe)* ; **Pé vije tapet ur c'hwil vije laket ba ur ouest hag a vije essêet 'h ampech 'naoñ d'ond er-maes** : Lorsqu'on attrapait un insecte, on le mettait dans une boîte et on essayait de l'empêcher de sortir *(Skrigneg)* ; **Ablame se debowe neuhe ba Beg Gewr zo ur benbern mein bras (e)vid ampech (a)nèañ d'ond maes en-dro** : C'est pour ça depuis lors à Bec Geor se trouve un amas de grosses pierre pour l'empêcher de ressortir *(Landelo)* ; **Oa ur plac'h kapob(l), an dra-he n'ampeche ket dèi da vea mad ba'r gêr ha goûd o(be)r boued** : C'était une femme capable, ça ne l'empêchait pas d'être bien à la maison et de savoir faire la nourriture *(Berrien)* ; **Oa un nor oa gwraet gad orjel hag a ampeche ar c'he(l)ien hag an treou d'ond, ya da filtrañ ahe his-se** : Il y avait une porte faite de fil qui empêchait les mouches et autres de venir, oui pour filtrer là comme ça *(Ponvel)* ; **Hag ar bern plous-all oa ba tal i gichenn (a)nèoñ ha oa bet gall ampech an tan d'ond ba'r bern plous mad war-lerc'h 'è** : Et l'autre tas de paille était à côté de lui et après on n'avait pas pu non-plus empêcher le feu de prendre dans le bon tas de paille *(Speied)* ; **Ha vije gwraet ur pezh bern gante ha vije lakeet raden war-hourr(e) blam d'ampech ar glô d'ond barzh ha n'ee ket ar glô** : Et on en faisait un énorme tas et recouvrait de fougères pour empêcher l'eau de pénétrer et la pluie ne passait pas *(Skrigneg)* ; **Hag ar re-s(e) 'h ampeche an hesk neu'n hag ar plous é d'hond ga'n a(v)el, houïet walc'h, red vis(e) derc'hen un dra bennaket war'nê !** : Et ils empêchaient alors la laîche et également la paille d'être emporté par le vent, vous savez bien, il fallait tenir quelque chose dessus ! *(Ponvel)*

**AMPECHED** [ɑ̃m'peʃəd-t] : [***ampechet*** 1530] ad. ; Handicapé (-e)

✗ *syn.* : ***andikaped*** ; & *cf.* : ***mahañgned***

**Hezh so un dèn ampeched** : C'est une personne handicapée *(Laz)*

**AMPENNIÑ** [ɑ̃m'pɛni] : [***empenni*** 1659] vb. ; Être en proie / (s') Obnubiler

✗ *syn.* : ***antetañ***

◆ Être en proie ; **Ampennet ga'r boan-spered** : En proie au chagrin *(Laz)*

◆ (s') Obnubiler ; **Ampennet é-heñw** : Il est obnubilé *(Ar C'hloastr-Pleiben)* ; **Ampennet é, teu ket an dra-he maes da e benn kén** : Il est obnubilé, ça ne lui sort plus de la tête *(Laz)*

**AMPES** ['ɑ̃mpəz-s] : [***ampés*** 1659] n.m. ; Amidon / Empois

◆ Empois ; **Ampes vije laket barzh** : On mettait de l'empois dedans *(Plouïe)* ; **An ampes, mé-keres, a vé distrempet barzh dour klou(a)r** : L'empois, si tu préfères, était dilué dans de l'eau tiède *(Skrigneg)* ; **Dirusket vije o goûg pedur pa lakeent ar roched-se ha vije ken kaled ar c'holier ga'n ampes !** : Leur cou était égratigné puisque lorsqu'ils mettaient cette chemise dont le col était si dur de par l'empois ! *(Skrigneg)* ; **Neuhe vije reud ga'n ampes ken a droc'he o goûg dê kajimant ! An dra-he é ar roched fer(et)-kaled** : Il était alors raide de par l'empois si bien qu'il leur coupait quasiment le cou ! Ça c'est la chemise à plastron *(Skrigneg)*

➢ **Bleud-ampes** : Poudre d'amidon

➢ **Ema ket an ampes war hi ginou** : Loin d'être émoussée (hache) ; **Houmañ, an hach, 'ma ket an ampes war hi ginou** : Cette hache est loin d'être émoussée *(Poullaouen)*

**AMPESÉRES** [ɑ̃mpe'ze:rəz-s] : [***ampezerez*** 1847] n.f. (pl. **-ed** [ɑ̃mpeze're:zəd-t]) ; Repasseuse de coiffe

**Un ampeséres é** : C'est une repasseuse de coiffe *(Poullaouen)* ; **Oh ! N'on ket bet barzh ti an ampeséres** : Oh ! Je ne suis pas allée chez la repasseuse de coiffe *(Skrigneg)*

**AMPESIÑ** [ɑ̃m'pe:z(i)] : [***ampési*** 1659] vb. ; Empeser / Amidonner

◆ Empeser ; **Me 'h a da gass ma c'hoefou da ampesiñ** : Je vais envoyer mes coiffes pour qu'elles soient empesées *(Skrigneg)* ; **An ampeséres é an hi(n)i vije 'ampesiñ koefou ar merc'hed** : La repasseuse de coiffe c'était celle qui empesait les coiffes des femmes *(Skrigneg)* ; **Ar c'holier ha neuhe an tu-raog deus ar roched vije ampeset** : Le col et alors le devant de la chemise était empesé *(Plouïe)* ; **Ma nïegn c'hoant da lakad (a)nê d'ampes' un tamm bihen, oa mad dê 'h o(be)r net** : S'ils voulaient les faire un petit peu empeser, c'était bien pour eux de faire net *(Kareis)* ; **Ur roched ampeset, me(d) d'ar mar(e)-se vije ket laket kravatennou na traou ar mo(d)-se war'nê** : Une chemise empesée, mais à cette époque on ne mettait pas de cravates dessus ni de trucs du genre *(Plouïe)*

**AMPL** [ɑ̃mp] : [***ampl*** 1623] ad. ; Doué (-e) / Courageux (-se) / Ample (-ment) / Bon (quantitatif)

✗ *syn.* : ***antirin, bloc'h, dorned, kourajus, mat, tueed***

◆ Bon (quantitatif) ; **Tri c'hilomet(r) amp** : Trois bons kilomètres *(Poullaouen)*

◆ Doué (-e) ; **Hezh zo un dèn amp** : C'est une personne douée *(Plouïe)*

➢ **Be ampl(-mat) d'*ub.*** : Être (bien) plus doué (-e) que *qqn.* ; **Armstrong zo amp-mat d'ar re all** : Armstrong est bien plus doué que les autres *(Poullaouen)*

➢ **Be ampl war e voued** : Être gourmand / Avoir un bon coup de fourchette ; **Hezh zo un dèn amp war e voued** : Il a un bon coup de fourchette *(Plouïe)*

**AMPLASSAMANT** [ɑ̃mpla'sɑ̃mən] : [***aplaçzamant*** 1732] n.m. (pl. **amplassamañchou** [ɑ̃mplasa'mɑ̃(j)ʃu]) ; Emplacement

✗ *syn.* : ***plass***

**Ma prenet an amplassamant** : J'avais acheté l'emplacement *(Plourac'h)* ; **Pa dorres ur volenn pe un assïed vije chetet toud ba un amplassamant dreñw an ti pe dreñw ur c'harr** : Lorsque tu cassais un bol ou une assiette, on jetait tout dans un emplacement derrière la maison ou derrière une charrette *(Berrien)*

**AMPLOAÏÑ** [ɑ̃m'plwaji] : vb. ; Employer (travail)

✗ *cf.* : ***implijañ***

**Bolazeg zo kaos da zigeriñ 'è hag a zo kaos lar a vefe kant a dud amploaiet** : Bolazec parle d'ouvrir également et on parle qu'il y aurait cent personnes employée *(Skrigneg)*

**AMPOENT** [ɑ̃mpwɛn-t] : [***ampoent*** 1709] n.m. ; Époque (donné)

✗ *syn.* : ***mare*** ; & *cf.* : ***poent***

➢ **D'an ampoent-te** [dɑ̃nɑ̃m'pwɛntə] : À cette époque-là ; **D'an ampoent-te vise pourmenet an dud** : À cette époque-là on promenait les gens *(Landelo)* ; **Pugur me oan ket ganet d'an ampoent-te** : Puisque je n'étais pas né à cette époque-là *(Brennilis)* ; **D'an ampoent-te, ma Doue ! Toud ar maneriou vïe devet** : À cette époque-là, mon Dieu ! Tous les manoirs étaient brûlés *(Landelo)* ; **Ha vije ket roet foenn neuhe d'ar c'heseg d'an ampoent-te ! Nann** : On ne donnait pas de foin aux chevaux en ce temps-là ! Non *(Berrien)* ; **Ha d'an ampoent-te oa un' ha' vïe gwraet Yves Du Rusquec, mestr ba'r Rusquec** : Il y avait un à cette époque-là qui s'appelait Yves Du Rusquec, maître au Rusquec *(Landelo)*

**AMPOESON** [ɑ̃m'pwɛ̀:zən] : [***ampoeson*** 1499] n.m. (pl. **-ed** [ɑ̃mpwe'zɔ̃:nəd-t]) ; fig. Poison (personne)

✗ *syn.* : ***poeson***

**AMPOESONAÑ / AMPOASONAÑ** [ɑ̃mpwɛ̀'zɔ̃:nə] [ɑ̃mpwa'zɔ̃:n(ə)] : [***ampoesonaff*** 1500] vb. ; Empoisonner

**Ampoasonet é** : Il est empoisonné *(Laz)* ; **Ampoason(añ) ! Memes-tra ! Abominabl é !** : Empoisonner ! Quand-même ! C'est abominable ! *(Ponvel)* ; **Hag evet dour deuh ar wazh c'hoazh ! N'oa ket bet ampoesonet !** : Et on buvait encore l'eau du ruisseau ! Elle n'avait pas été empoisonnée *(Plonee)* ; **Ur gaseg na debet korz-dour ba'r prad ha houzh na (e)n-om ampoesonet** : Une jument avait mangé de l'œnanthe aquatique et elle s'empoisonna *(Kleden)* ; **Ha na ampoason't 'nèoñ ur c'hi dé mé c'hamar(a)d ba'n tu-ell ahe gis-s(e) hag larè ket 'nèoñ** : Il avait empoisonné un chien à mon ami là-même de l'autre côté et il ne le disait *(Speied)*

**AMPRESTAÑ** [ɑ̃m'prestə] : [***amprestaff*** 1499] vb. ; Emprunter

**Pé vo red din mond d'amprestañ arc'hant diga hezh** : Lorsqu'il me faudra aller lui emprunter le l'argent *(An Uhelgoat)*

**AMPREVAN** [ɑ̃m'pre:vən] : [***ampref(f)an*** 1499] n.m. (pl. **-ed** [ɑ̃mpre'vɑ̃:nəd-t]) ; Insecte / Vermine / & fig. Vaurien / Canaille

✗ *syn.* : ***c'hwil*** & *syn. fig.* : ***aloren, bistrakenn, breiner-boued, koll-boued, hailhon***

◆ Insecte ; **Lesket ar jerdin golôet hag an amprevaned a labour (a)naoñ deuh ar gooñ** : Laissé le jardin couvert et les insectes le travaillent l'hiver *(Skrigneg)* ; **Hag toud an amprevaned so ahe his-se, ar re-he a labour** : Et tous les insectes qui sont là comme ça, ils travaillent *(Skrigneg)*

◆ Vaurien ; **Ma-kas amprevan, papred oc'h ober droug !** : Espèce de vaurien, toujours à faire des bêtises ! *(Plouïe)* ; **Boessonïed-mat oa an amprevan** : Le vaurien était bien alcoolisé *(Poullaouen)*

**AMSKWER** ['ɑ̃mskwer] : [***amskwer*** 1958] ad. ; Non d'équerre

**An traou-mañ zo amskwer** : Ces trucs ne sont pas d'équerre *(Poullaouen)*

**AMUNUSER / AMEUNUSER** [ɑ̃my'ny:zər] [ɑ̃mø'ny:zər] : [***amunuser*** 1890] n.m. (pl. **-ien** [ɑ̃myny'zɛrjən] [ɑ̃møny'zɛrjən]) ; Menuisier

✗ *syn.* : ***munuser***

**Ur stal ya, massonïaj ha tôer, charpantier, ameunuser ha plat(r), beb sort a ree, pezh vije ka(v)et d'o(be)r** : Un magasin oui, maçonnerie et couvreur, charpentier, menuisier et de plâtre, il faisait de tout, ce qu'on trouvait à faire *(Kalaner)*

**AMUSIÑ** [a'myːzi] : vb. ; Amuser

✗ *syn.* : ***c'hoarïellad, didüal*** ; & *cf.* : ***fent***

**Yè an dud ouïe (e)n-im amus(iñ) (a-)benn vïe bet an dornañ** : Oui les gens savaient s'amuser quand il y avait eu le battage *(Sant-Wazheg)* ; **Med mamm ha honn(ezh) houlle ket gwel 'ha(no)n-me, ma ket droed d'n-am amusiñ ga'r re-ell** : Mais ma mère ne voulait pas me voir, je n'avais pas le droit de m'amuser avec les autres *(Karnod)* ; **Tud sirivus, n'houllont ket 'n-on amusiñ d'o(be)r mann e-bed na da rigoliñ na sort e-bed !** : Des gens sérieux, qui ne veulent pas s'amuser à rien faire ni à rien ni rien du tout ! *(Skrigneg)* ; **'Lec'h bremañ ar re-yowank 'n-om amusont ket 'vel vije gwraet gwich-all, n'é ket memes-mod tamm e-bed !** : Alors que de nos jours les jeunes ne s'amusent pas comme on faisait autrefois, ce n'est pas du tout pareil ! *(Skrigneg)*

**AMZER** ['ɑ̃mzər] : [vx. br. ***amser***] n. (pl. **-iou** [ɑ̃m'zerju]) ; (du) Temps / & pl. Règles

✗ *m. dér.* : ***dïamzeriñ, hiramzer, kozhamzer, rustamzer*** ; *m. comp.* : ***gwal-amzer, nev-amzer, us-amzer*** ; & *cf. pl.* : ***reglamañchou***

**An amzer ar sec'hañ zo hirio** : C'est le temps le plus sec aujourd'hui *(Lannedern)* ; **An amzer zo gwelleet memes-tra !** : Le temps s'est quand-même amélioré ! *(Skrigneg)* ; **Karget é an amzer, koumoul zo** : Le temps est chargé, il y a des nuages *(Skrigneg)* ; **Pé vis(e) ket re sur an amzer** : Lorsque le temps est un peu incertain *(Kleden)* ; **Un ti faota amzer memes-tra 'benn o(be)r 'naoñ !** : Il faut quand-même du temps pour faire une maison ! *(Lokarn)* ; **Doc'h an tan ouïè-hè pe-sort mod vis(e) an amzer** : Ils savaient selon le feu comment le temps était *(Kleden)* ; **Sete un neubeud amzer heus neuhe in permissïon ?** : Tu as un donc alors un peu de temps en permission *(Skrigneg)* ; **Ha me oa bet un amzer ha na gaoseen keme(d) brezhoneg** : Et il fut un temps où je ne parlais que breton *(Skrigneg)* ; **Dala ke(t) ar boan mond maes ga'n amzer-mañ (e)vid serriñ-kruk** : Ça ne vaut pas la peine de sortir de par ce temps pour attraper froid *(Kergrist)* ; **Walc'h oa bet un amzer, matreh(e) c'hwi peus ket gwel(e)t** : Il y eu bien un temps, vous n'avez peut-être pas vu *(Lokarn)* ; **Ah yè, kar n'eus ket ba Sant-Wazheg penn-bras a-walc'h dé mired deusoudon da selled ! Setu an amzer (e)maon o selled toud an traou zo din !** : Ah oui, car il n'y a pas à Saint-Goazec assez de grosses huiles pour m'empêcher de regarder ! Donc le temps que je passe à regarder tout m'appartient ! *(Sant-Wazheg)* ; **An dra-he oa passet amzer keit-ha voa bet 'h o(be)r kement-se draou c'hoa(zh), passet un neubeud-mat blaiou** : Il passa du temps pendant qu'il fit tant de choses encore, quelques bonnes années de passées *(Plonee)* ; **Tiwoull ar saout vije c'hoarïet d'ar mïañ pugur vije hir an amzer hag inouet vijemp ga'r saout** : C'était garder les vaches qu'on jouait le plus puisque le temps était long et que les vaches nous ennuyaient *(Skrigneg)* ; **Bremañ an amzer n'é ket kin memes stumm (e)vel oa** : De nos jours le temps n'est plus ce qu'il était *(Plouïe)* ; **Ha pugur ar hross vras deus an amzer vije nintra genin (ne)med un tamm bragou berr ahe his-se** : Et puisque la majeure partie du temps je n'avais rien d'autre qu'un pantalon court là comme ça *(Plouïe)* ; **Med c'hwi gav doc'h ganin a vé amzer da silañ youd pé a vé prenet youd-kerc'h ba'r vagasin !** : Mais vous croyez que j'ai le temps de filtrer la bouillie alors qu'on achète la bouillie d'avoine au magasin ! *(Sant-Wazheg)* ; **Neuhe 'n-(hi)ni vije droug en ennoñ ! An dra-he bromete amzer gàer dèi !** : Il était alors e colère ! Ça lui promettait du bon temps ! *(Skrigneg)*

- **Aboe an amzer so** : Depuis le temps ; **(A)boe an amzer so n'eus ket bet just ur winojenn d'ond da bek(ed) ar chapel** : Depuis le temps il n'y a eu juste qu'un sentier pour aller jusqu'à la chapelle *(Skrigneg)*
- **Abusiñ e amzer** : Gaspiller son temps ; **Meus ket c'hoant d'abusiñ ma amzer** : Je n'ai pas envie de gaspiller mon temps *(Plouïe)*
- **Amzer a blijadur** : (du) Temps de plaisir ; **Med red oa demp komer amzer 'blijadur pé vise ket an tad ba'r yêr !** : Mais nous devions prendre du temps de plaisir lorsque le père n'était pas à la maison ! *(Karnod)*
- **Amzer chimud** : (du) Temps frisquet ; **An amzer hi(r)w zo un amzer chimud, 'n amzer chimudig** : Le temps d'aujourd'hui est un temps frisquet, un temps un peu frisquet *(Laz)*
- **Amzer chovaj** : (du) Temps sauvage ; **Chovaj-net an amzer !** : Le temps est super sauvage ! *(Poullaouen)*
- **Amzer da + *ub.*** : Avoir tout son temps / Prendre son temps ; **Amzer din !** : J'ai le temps *(An Uhelgoat)* ; **An heñi a vise douss ha trankil ha amzer daoñ, pass buan ma keres, vïe gwraet « un dèn pouer » deusoutoñ** : Celui qui était doux et tranquille, qui prenait son temps, pas rapide si tu préfères, on disait de lui que c'était un mou *(Plouïe)* ; **Pudur ni oa aseet deus taol, het' é deut d'ar gujun d'hom c'haoud hag amzer daoñ** : Puisque nous étions assises à table, il est donc venu à la cuisine nous rejoindre, il avait tout son temps *(Skrigneg)*
- **Amzer divalo** : (du) Sale temps ; **Divalo an amzer** : C'est un sale temps *(Skrigneg)*
- **Amzer domm** : (du) Temps chaud (chaleur) ; **An harikou blij dê kaoud amzer domm** : Les haricots aiment la chaleur *(Skrigneg)* ; **Komañs é da zond tomm an amzer !** : Le temps commence à devenir chaud *(Plonee)* ; **Tomm (hardi-piti) an amzer !** : Le temps est (super) chaud ! *(Plouïe)* ; **An dared vije 'ho(r)iñ amzer domm !** : Les épars couvaient du temps chaud ! *(Skrigneg)* ; **Oh ya ! Hir é memes-tra ! Poent d'an amzer domm dond !** : Oh oui ! C'est long quand-même ! Il est temps que le temps chaud revienne ! *(Ponvel)* ; **Me(d) ar re-h(e) vegn ket gwel(et) 'nê kin pé vé tomm-tre an amzer** : Mais on ne les (fourmis ailées) voit plus lorsque le temps est très chaud *(Laz)*
- **Amzer goueñ** : (du) Temps sauvage ; **An amzer zo goueñ** : Le temps est sauvage *(Poullaouen)*
- **Amzer gri** : (du) Temps rude ; **Charrad (a)nê barzh penn an ti-karr gad owen teuy an amzer gri** : Les charroyer jusqu'au pignon de la grange de peur que n'arrive le temps rude *(Mael-Karais)* ; **Ne oa ket re gri an amzer ?** : Le temps n'était pas trop rude ? *(Poullaouen)*
- **Amzeriou** : [***amseriou*** 1659] n.pl. (les) Règles ; **Koll he amzeriou** : Perdre ses règles *(Poullaouen)*
- **Amzeriou gwenn** : (des) Pertes blanches *(Poullaouen)*

- **Amzer-harne** : (du) Temps d'orage ; **Amzer-harne oa tomm ha kalz koumoun du zigassè wechou gurun** : Le temps d'orage était chaud et beaucoup de nuages noirs apportaient parfois du tonnerre *(Kleden)*
- **Amzer harneuñeg** : (du) Temps orageux ; **An amzer zo 'arneuñeg** : Le temps est orageux *(Lannedern)*
- **Amzer hudur** : (du) Temps dégueulasse ; **Amzer hudur (v)o** : Il y aura un temps dégueulasse *(Skrigneg)* ; **Hudur an amzer !** : Le temps est dégueulasse ! *(Poullaouen)*
- **Amzer kollet** : (du) Temps perdu ; **Amzer kollet é an dra-m(añ) !** : Ça c'est du temps perdu ! *(Lokarn)*
- **Amzer kourousset** : (du) Temps courroucé ; **Kourousset é an amzer** : Le temps est courroucé *(Poullaouen)*
- **Amzer lisenneg** : Ciel couvert de stratus ; **Lisenneg é an amzer, seblant glô** : Le ciel est couvert de stratus, présage de pluie *(Plourac'h)*
- **Amzer lor** : (du) Temps lourd ; **Amañ é lor an amzer !** : Ici le temps est lourd ! *(Plonee)*
- **Amzer moug** : (du) Temps étouffant ; **Pé vé gurun vé moug an amzer** : Lorsqu'il y a du tonnerre le temps est étouffant *(Plouïe)*
- **Amzer pouer** : (du) Temps lourd ; **Pouer é an amzer** : Le temps est lourd *(Berrien)*
- **Amzer pounner** : (du) Temps lourd ; **An amzer zo lor, 'benn-neuhe ma vé pounner an amzer, ma vé harne vé pounner, an dud teu da ve lor** : Le temps est lourd, pour-lors si le temps est lourd, il l'est s'il y a de l'orage, les gens deviennent apathiques *(Pleiben)*
- **Amzer riwidig** : (du) Temps frisquet ; **Riwidig é an amzer** : Le temps est frisquet *(Skrigneg)*
- **Amzer rust** : (du) Temps rude *(Plouïe)*
- **Amzer sec'h** : (du) Temps sec ; **Neubeutoc'h vije pa vije an amzer sec'h 'è, med james na bet manket dour** : Il y en avait moins lorsque le temps était sec, mais il n'a jamais manqué d'eau *(Skrigneg)*
- **Amzer sec'hedig** : (du) Temps assoiffant (canicule) ; **Pa vé tomm an amzer, « sec'hedig é an amzer » vé laret** : Lorsque le temps est chaud, on dit que le temps est assoiffant *(Skrigneg)*
- **Amzer skiltr** : (du) Temps éclatant ; **Pé vo skiltr an amzer** : Lorsque le temps sera éclatant *(An Uhelgoat)*
- **Amzer téñval** : (du) Temps sombre ; **Ba mis-kerzu, a houzes a-walc'h, vé teñval an amzer** : Tu sais bien, le temps est sombre en décembre *(An Uhelgoat)*
- **Amzer vad** : Du bon temps ; **An heñi vis(e) é tebiñ bara gwenn é (iv)e passeal amzer vad gantoñ, amzer gàer** : Celui qui mangeait son pain blanc c'est aussi passer du bon temps, du beau temps *(Plouïe)*
- **Amzer valïant** : (du) Temps variable ; **An amzer zo valïant 'è hañ !** : Le temps est aussi variable hein ! *(Skrigneg)*
- **Amzer vall** : (du) Mauvais temps ; **Pé vije digoueet amzer vall** : Quand le mauvais temps était arrivé *(Plouïe)* ; **Goude vije gwraet berniou ma vïe fall an amzer** : Ensuite on faisait des tas si le temps était mauvais *(Berrien)* ; **Oh ! Tro-walc'h glaw zo bet ha tro-walc'h amzer vall 'è** : Oh ! Il y a eu assez de pluie et de mauvais temps également *(Ponvel)*
- **Amzer-Vask** : (le) Temps pascal ; **Aet ar c'hleier kuit, sell vij(e) ket son(e)t ar c'hleier neuhen pad amzer-Vask** : Les cloches sont parties, on ne sonnait alors donc pas les cloches pendant le temps pascal *(Skrigneg)* ; **An dra-he vije gwraet a'ha ! Ga Pask dalc'h-mad, ya, mouchet toud ar sent ba'h amzer-Vask !** : Ma foi on le faisait ! Toujours à Pâques, oui, tous les saints voilés au temps pascal ! *(Skrigneg)*
- **Amzer voc'h** : (du) Temps lourd ; **Boc'h é an amzer !** : Le temps est lourd ! *(Poullaouen)*
- **Amzer vraw** : (du) Beau temps ; **Deut é braw an amzer, komañset ar fleur da zond** : Le temps est devenu beau, les fleurs commencent à apparaître *(Plonee)* ; **Pé ver e(rr)o kozh neu'n vé ket 'vid 'n-om domm(o), 'benn-neu'n vé daw kaoud amzer vraw !** : Lorsque alors on devient vieux on ne peut pas se réchauffer, on a besoin de beau temps ! *(Ponvel)*
- **Amzer vrein** : Temps pourri ; **Oh ! Ba Paris zo un amzer vrein ! Gris é an amzer, be zo koumoul hag a(v)el ! Ha memes bannac'hou-glô ur wich an amzer** : Oh ! À Paris, il fait un temps pourri ! Le temps est gris, il y a des nuages et du vent ! Il y a même un peu de pluie de temps à autre *(Skrigneg)*
- **Amzer vresk (/fresk)** : (du) Temps frais ; **Fresk an amzer, ya** : Le temps est frais, oui *(Plonee)*
- **Amzer yin** : (du) Temps froid ; **Yin-malerus oa bet an amzer** : Le temps fut extrêmement froid *(Skrigneg)*
- **An amzer zo da zond** : Le temps à venir ; **An dra-he zepanta deus an amzer zo da zond, ma vé ket skorn é engal, zo moien d'o(be)r sañset** : Ça dépend du temps à venir, s'il n'y a pas de gel c'est égal, on est censé pouvoir faire *(Skrigneg)*
- **Ba ma amzer gentañ** : Dans mon premier âge / Dans mon âge tendre ; **Ya, chañchamant zo bet, oh ya ! Ba ma amzer gentañ din-m(e), me meus gwel(e)t ur bern chañchamant heñ !** : Oui, il y a eu du changement, oh oui ! Dans mon âge tendre à moi, j'ai vu un tas de changements hein ! *(Kareis)*
- **Ba'n amzer gentañ** : Dans un premier temps ; **Mond da gomañs deus an hent d'ond amañ, mond-maes 'r villajenn da gentañ, ba'n amzer gentañ oa ket moien, kasi-walc'h, d'ond !** : Mais en commençant de la route pour aller ici, sortir du village pour commencer, dans un premier temps on ne pouvait pratiquement pas aller ! *(Sant-Nigouden)*
- **Ba'n amzer goullet a-zigad *ub.*** : Dans le temps imparti à *qqn.* ; **Bet meus refuset, pegur oan ket kap d'o(be)r 'nê ba'n amzer vis(e) goull(et) 'ziganin** : J'ai refusé, puisque je n'étais pas capable de les fait dans le temps qui m'était imparti *(Lokarn)*
- **Ba'n amzer gozh** : Dans l'ancien temps ; **Ba'n amzer gozh vis(e) troc'het toud ga'r falc'h** : Dans l'ancien temps on coupait tout à la faux *(Kleden)*
- **Ba neubeud amzer** : En peu de temps ; **Ma pis(e) poan 'h eeh dé wel(e)d Louï ha Louï ziskontè doc'h ha viseh parêt ba neubeud amzer** : Si vous aviez mal, vous alliez voir Louis, il vous guérissait par formulation et vous étiez guéri en peu de temps *(Kleden)*

- **Be ba('n) e amzer vad** : Être en pleine possession de ses moyens : **Un dèn yac'h, un dèn ba e amzer vad ma keres** : Une personne en bonne santé, une personne en pleine possession de ses moyens *(Plouïe)*
- **Be tapet e damm amzer** : Avoir son temps de pris ; **Ha sell e vise tapet i damm amzer mod-se ha nise mann e-bed c'hoazh !** : Et donc il avait ainsi son temps de pris et en plus il n'avait rien du tout ! *(Ponvel)*
- **Bet zo bet un amzer** : Il fut un temps ; **Bet zo bet un amzer hag a vije sec'hor c'hoazh ba mis-meurzh ar mod-se hag hé sort e-bed kejimant ! Oh nann, devet an traou toud…** : Il y eut un temps où il y avait encore de la sécheresse au mois de mars comme ça et tu n'avais quasiment rien ! Oh non, tout était brûlé… *(Berrien)*
- **D'an amzeriou** : À cette époque / Dans ces temps-là ; **Me anee tud ba Kleden 'è, d'an amzeriou…** : Je connaissais aussi du monde à Cléden, dans ces temps-là… *(Speied)* ; **Daon ! An dra-h(e) oa un tamm mad arc'hant d'an amzeriou 'e** : Diantre ! C'était pas mal d'argent à cette époque aussi *(Speied)*
- **Deus amzer gozh ha n'ounn ket deus pe-geid** : Depuis des temps immémoriaux ; **Ene oa bet, deus amzer gozh ha n'ounn ket deus pe-geid, a oa tumulussou ene** : Ici il y a eu, depuis des temps immémoriaux, des tumulus *(Plouïe)*
- **Gad amzer + *ad.*** : Par temps + *ad.* ; **Gad amzer yin** : Par temps froid *(An Uhelgoat)*
- **Ga'n amzer mod-se** : De ce temps-là ; **Ah nann ! An amzer ar mo(d)-s(e) blij ket damp re heñ ? Ar saout n'eent ket maes kin ga'n amzer mo(d)-s(e), pell-zo memes !** : Ah non ! Le temps comme ça ne nous plaît pas trop hein ? Les vaches ne sortent plus de ce temps-là et même depuis longtemps ! *(Kergloff)*
- **Ga un amzer mod so** : Par un temps pareil ; **Ha deut ga un amzer mod so** : Et venu par un temps pareil *(Skrigneg)*
- **Gonid amzer** : Gagner du temps ; **(B)lerumañ (a)nèi ? Me ree ar mo(d)-se mé hañi 'vid goneo amzer** : La meuler ? Moi je faisais la mienne comme ça pour gagner du temps *(Kleden)*
- **Hanter an amzer** : La moitié du temps ; **Sete hanter an amzer lare dê beb-sort traou ha ouïe ket i-hun pet(r)a lare !** : Donc la moitié du temps il leur disait toutes sortes de choses et il ne savait pas lui-même ce qu'il disait *(Skrigneg)*
- **Harne zo ba'n amzer** : Il y a de l'orage dans l'air ; **Me lar zo harne ba'h an amzer, harneuñet é an amzer !** : Je dis qu'il y a de l'orage dans l'air, le temps tourne à l'orage *(Skrigneg)*
- **Hir vo an amzer (e)vidoun, vise laret gwech-all** : J'ai toute la vie, comme on disait autrefois *(Berrien)*
- **In amzer gozh** : Dans l'ancien temps ; **Ur sakredïe foar oa in amzer gozh** : Il y avait une sacrée grande foire dans l'ancien temps *(Landelo)*
- **Kaoud amzer** : Avoir (le/du) temps ; **Oh, med hezh na amzer ! N'é ket (e)vel bremañ** : Oh, mais il avait le temps ! Ce n'est pas comme maintenant *(Lokmarïa)* ; **'Vid lared dit, n'ounn ket pe-lec'h é aet ma amzer, meus ket bet amzer d'o(be)r !** : Pour te dire, je ne sais pas où est passé mon temps, je n'ai pas eu le temps de faire ! *(Skrigneg)*
- **Kaoud amzer da** : Avoir le temps de ; **'Benn-neuhe hïe bet amzer da zivadoriñ !** : Pour-lors tu avais eu le temps d'émerger *(Skrigneg)* ; **Med peus ket bet amzer d'hond (a)han(o)h ?!** : Mais tu n'as pas eu le temps d'aller ?! *(Sant-Hern)* ; **Heus ket amzer d'o(be)r da jerdin kin, kajimant** : Tu n'as quasiment pas le temps d'aller faire ton jardin *(Skrigneg)* ; **Heñw voa war e droad, noa ket bet amzer da brenañ velo e-bed** : Il était à pied, il n'avait pas eu le temps d'acheter un vélo *(Sant-Wazheg)* ; **Heñ né ket amzer da sell war pe-sort tu (e)ma an a(v)el** : Il n'a pas le temps de regarder dans quelle direction est le vent (c-à-d. Il travaille tellement qu'il n'a pas le temps de réfléchir) *(Plouïe)* ; **Med ur fent é gwel 'nê, pa te amzer 'e da sell deusoute hañ !** : Mais c'est amusant de les voir, quand tu as le temps de les regarder aussi hein ! *(Skrigneg)* ; **Neugn bet touljust an amzer da sortio deus an ti ha oè an tan ba'n ti** : Ils ont tout juste eu le temps de sortir de la maison que le feu avait pris dans la maison *(Kergrist)* ; **Ha setou mod-all, me mïe ket bet amzer da lenn (a)naoñ, med mi gare kalz lenn** : Et donc sinon, je n'avais pas beaucoup de temps pour le lire, mais j'aimais beaucoup lire *(Sant-Wazheg)*
- **Kavoud berr e amzer** : Trouver le temps court ; **Med me gave berr ma amzer neuhè é c'hoa(r)i akordeoñ** : Mais je trouvais alors le temps court à jouer de l'accordéon *(Skrigneg)* ; **Berr a gachen an amzer, sete me ma laret ya dèi dizhtu !** : Je trouverais le temps court, je lui ai donc tout de suite dit oui *(Skrigneg)*
- **Kavoud hir an amzer** : Trouver le temps long ; **Me ga'o hir an amzer !** : Je trouverai le temps long ! *(Plourac'h)* ; **Inouet é an heñi a gav hir an amzer** : Est ennuyé celui qui trouve le temps long *(Plouïe)* ; **Sell heus ket ka(v)et hir an amzer 'ha !** : Ma foi tu n'as donc pas trouvé le temps long ! *(Skrigneg)* ; **Ah ! Me blije ket an dra-he diñ ! Hir a ga(v)en an amzer** : Ah ! Ça ne me plaisait pas ! Je trouvais le temps long *(Skrigneg)*
- **Kemer amzer** : Prendre du temps ; **Red oa demp komèr(ed) un tamm amzer pé visent ket ahe gis-se** : Il nous fallait prendre un peu de temps lorsqu'ils n'étaient pas là *(Karnod)* ; **Amañ vé daw mond pell d'ober an traou ! Ha toud an dra-he a gemer amzer…** : Ici il faut aller loin pour faire des choses ! Et tout ça prend du temps… *(Lannedern)*
- **Ken a'h a an amzer hebiou** : Au fil du temps *(Plouïe)*
- **Koll amzer** : Perdre du temps ; **N'eus ket amzer da goll ! Ha ga ma bandenn war ma c'his !** : Il n'y a pas de temps à perdre ! Avec ma troupe sur mes pas ! *(Plourac'h)* ; **Matress(e) 'lakon (aha)noh da goll ho amzer ? – Oy ! N'eus ket risk, ma amzer zo koll partoud !** : Peut-être vous fais-je perdre votre temps ? – Oh ! Il n'y a pas de risque, mon temps est perdu partout ! *(Laz)* ; **Ma (e)ma da zilhad da gannañ, ho kemed reiñ 'nê daoñ da sec'hañ sete ar mod-se golli ket amzer** : Si tes vêtements sont à laver, tu n'auras qu'à les lui donner à sécher, ainsi donc tu ne perdras pas de temps *(Skrigneg)* ; **A-blassou vije un toull ha vijent chetet ene toud ba'n toull, me(d) kalz gollent ket amzer d'ond da gass anê di dre vijent chetet ba'r harzh deus toull-o-(d)oñr ! Ale hop !** : Il y avait par endroits un trou et on jetait tout dans le trou, mais beaucoup ne perdaient pas de temps à les y amener du fait qu'elles étaient jetées dans le talus du pas de la porte ! Allez hop ! *(Skrigneg)*
- **Koll e amzer** : Perdre son temps ; **Mamp ket kollet hon amzer 'hond da wel toud an dra-he** : Nous n'avons pas perdu notre temps en allant voir tout ça *(Skrigneg)*

- **Mankoud amzer da *ub.* da + *vb.*** : Prendre du temps à *qqn.* pour + *vb.* ; **Set(u) vanke kalz mignoc'h amzer d'an dud d'errued hañ !** : Ça prenait donc beaucoup plus de temps aux gens pour arriver hein ! *(Plouïe)*
- **Mond flep ga'n amzer** : Souffrir du temps ; **'Benn (e)moc'h aet flep ga'n amzer, koueet an arnu war ho korr'** : Quand vous souffrez du temps, que vous êtes étouffé par la chaleur *(Laz)*
- **N'eus ket gwal hir amzer so** : Il n'y a pas bien longtemps *(An Uhelgoat)*
- **Oa an amzer vraw** : C'était le bon temps ; **Ah ya ! Oa an amzer vraw !** : Ah oui ! C'était le bon temps ! *(Laz)*
- **Ober e amzer** : Faire son temps ; **Hem(añ) zo aet kozh, hem(añ) neus gwraet e amzer brem(añ)** : Il est devenu vieux, il a fait son temps maintenant *(Skrigneg)* ; **Oa kim ur gardïan 'ha ! Ha neus gwraet toud i amzer ahe, 'n hi(ni) zo bet 'tiwoull ahe** : Il n'y avait qu'un gardien ! Et il a fait tout son temps là, celui qui surveillait là *(Brennilis)*
- **Pa sav ar moged pik vé amzer mik** : Quand la fumée monte tout droit c'est qu'il fait temps calme *(Plouïe)*
- **Pa vé gwelet gwareg-ar-glô etre unneg eur ha kreis-te a vé braw an amzer goude-se** : Quand on voit l'arc-en-ciel entre onze heures et midi le temps est beau après ça *(Plouïe)*
- **Pa vise klevet an tarow-moualc'h kanañ oa sin amzer rust** : Quand on entendait le merle chanter c'était signe de temps rude *(Plouïe)*
- **Pad an amzer-se** : Pendant ce temps-là ; **Pad an amzer-se hemañ na gwraet ur marc'h-plous** : Pendant ce temps-là il avait confectionné un cheval de paille *(Plonee)*
- **Pad ar rest deus e amzer** : Le restant de ses jours ; **Pad ar rest deus i amzer noè ket bet plijedur kin** : Pendant le restant de ses jours il n'eut plus de plaisir *(Kergrist)*
- **Passeal e amzer (o/é / da) + *vb.*** ; Passer son temps à + *vb.* ; **Ha be vije tud ha' né ket gwraet (ne)med passeal o amzer prossesiñ** : Il y avait des gens qui n'ont fait que passer leur temps à faire des procès *(Ponvel)* ; **Oh bah ! Hezh oa un taper-grilhed ! Heñ bassee e amzer 'h o(be)r mann e-be(d)** : Oh pff ! C'était un mauvais paysan ! Il passait son temps à ne rien faire *(Skrigneg)* ; **Passeal reent toud o amzer d(é) ziharzho war-lerc'h vis(e) troc'h(et) an ed ha dorn(et) an traou...** : Ils passaient tout leur temps à défricher les talus après qu'on avait coupé le blé et battu *(Kergloff)*
- **Passeal mïoc'h amzer** : Passer plus de temps ; **Me(d) mïoc'h amzer a bassee ba-ti ar *broker* (e)vid a bassee war e labour !** : Mais il passait plus de temps chez le courtier qu'il ne passait à son travail *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Passeet amzer da + *vb.*** : Du temps passé à + *vb.* ; **Ha mod-ell vise diharzhet 'è, oy 'hat ! Passêt amzer d'o(be)r kon(e)rïou hañ...** : Et sinon on défrichait les talus également, oh tiens ! Du temps passé à faire des conneries hein... *(Kergloff)*
- **Passeet e amzer** : Hors-jeu (fig.) / Has-been ; **Hezh zo un dèn dïamzeret, an dra-he sinifi « passeet e amzer » ma keres** : Ce type est dépassé, ça signifie qu'il est « hors-jeu » si tu préfères *(Plouïe)*
- **Reiñ e amzer** : Donner de son temps ; **Pugur vise red daoñ reiñ i amzer 'benn pêo an dra-he** : Puisqu'il lui fallait donner de son temps pour payer ça *(Ponvel)*
- **Roiñ amzer da *udb.* blam daoñ da + *vb.*** : Donner du temps à *qqchose* afin qu'il + *vb.* ; **Hag ar jistr a gouee barzh, n'eer ket re vuan, houzoh walc'h, rôet vije amzer daoñ blamed daoñ da veañ sklêr !** : Et le cidre tombait dedans, on n'allait pas trop vite, vous savez bien, on lui donnait du temps afin qu'il soit clair ! *(Skrigneg)*
- **Setu <u>ema</u> braw an amzer** : Voilà que le temps est beau (<u>passager</u>) **/ Braw <u>é</u> an amzer** : Le temps est beau (<u>constant</u>) *(Plouïe)*
- **Sin + *amzer* + *ad.*** : Signe de + *temps* + *ad.* ; **Ah ! An dra-he zo sin rustamzer !** : Ah ! C'est signe de mauvais temps ! *(Skrigneg)* ; **Gwlizhenniñ ra, an dra-he zo sin amzer vraw 'è !** : Ça bruine, c'est aussi signe de beau temps ! *(Skrigneg)* ; **An dra-s(e) oa sin-glaw ha lec'h ma vis(e) tan hag a ree tik-tik, steredennou bihen, an dra-s(e) oa sin amzer sec'h** : C'était signe de pluie et là où le feu faisait tic-tic, de petites étincelles, c'était signe de temps sec *(Kleden)*
- **Stummiñ ra an amzer da gaoud (glô / avel...)** : Le temps est (à la pluie / au vent...) ; **Stummiñ ra an amzer da gaoud glô** : Le temps est à la pluie *(Plouïe)*
- **Un amzer gozh** : Un ancien temps ; **Hag an dra-he zo kozh ! Pugur ma zud, na ar re oa en a-raosse, nagn ket anveet an dra-he ! An dra-he zo un amzer gozh !** : Et ça c'est vieux, puisque ni mon père, ni ceux qui l'ont précédé, n'ont connu ça ! C'est un ancien temps ! *(Lannedern)*
- **Un neubeud amzer war-lerc'h** : Quelque temps plus tard ; **Hag un neubeud amzer war-lerc'h** : Et quelque temps plus tard *(Kleden)*
- **Ur wech an amzer** : Une fois le temps / De temps à autre ; **Med ur wech an amzer vij(e) kass(e)t ar c'heseg d'ar stern, da gaoud ar marichal** : Mais une fois le temps on amenait les chevaux à l'attelage, chez le maréchal-ferrant *(Skrigneg)* ; **Ha d'ar mar(e)-se moa ur breur-kàer ha' oa massoner ha' zigouee din mond da joukour 'naoñ ur wech an amzer 'è** : Et à cette époque mon beau-frère était maçon et il m'arrivait aussi d'aller l'aider une fois le temps *(Pluskelleg)* ; **Oh ! Ba Paris zo un amzer vrein ! Gris é an amzer, be zo koumoul hag a(v)el ! Ha memes bannac'hou-glô ur wich an amzer** : Oh ! À Paris, il fait un temps pourri ! Le temps est gris, il y a des nuages et du vent ! Il y a même un peu de pluie de temps à autre *(Skrigneg)*

**ANAD / ANAB** ['ɑ̃:nəd-t] ['ɑ̃:nab-p] : [***haznat*** 1499 ; ***a(z)nat*** 1659] ad. ; Évident (-e) / Bien entendu

✗ *syn.* : ***splann***

**ANAL / ALAN / AR'N** ['ɑ̃:n(əl)] ['ɑ:lən] [ɑ:rn] : [vx. br. ***anadl*** ; ***alazn*** 1499 ; ***alan*** 1659 ; ***anal*** XIXe] n.m. ; Haleine / Souffle

✗ *cf.* : ***respirañ***

**Du-mañ oa ur c'hrow mod-neve gad ur c'houloar hag an dra-h(e) oa tomm ! Pudur an dra-h(e) oa ba'h ar'n ar loned so tomm hañ !** : Il y avait chez moi une crèche moderne possédant un couloir et c'était chaud ! Puisque c'était dans l'haleine des bêtes qui est chaude hein ! *(Skrigneg)*

- **Chech e anal** : Avoir le souffle pénible / Reprendre son souffle ; **Oh ! (E)ma-heñw chech e an(al) gantoñ, n'ey ket pell !** : Oh ! Il a le souffle pénible, il ne vivra pas longtemps *(Kleden)* ; **Tà ket 'benn dé jech e anal gantoñ kin, da respirañ...** : Il n'arrive plus à reprendre son souffle, à respirer... *(Kleden)*
- **Tennañ anal** : Reprendre son souffle *(Laz)*
- **Teu ket anal e-bed deusoutoñ kin** : Il n'exhale plus aucun souffle / Il ne respire plus ; **Oh ! Bet oan bet 'wel 'naoñ dec'h, me(d) tàè ket an' (e-)bed deuhoutoñ kin** : Oh ! Je suis allé le voir hier, mais il n'exhalait plus aucun souffle *(Kleden)*

**ANAON** [ɑ̃'nɑ̃wn] : [***anauon*** 1499] n. pl. ; Âmes des défunts

✗ *cf.* : ***ar bed-all, ene***

**An anaon zo ahe à 'ho(r)tos hemañ da vervel** : Les âmes des défunts attendent là qu'il meure *(Skrigneg)*

- **Mond d'an anaon** : Rejoindre l'au-delà ; **Aet é-heñw d'an anaon** : Il a rejoint l'au-delà *(Laz)*

**ANAR-ZALL** ['ɑ̃:nər'zal] : n.f. (pl. **anarzalled** [ɑ̃nər'zaləd-t]) ; Orvet

**Me ma gwel(et) diw anar-zall** : J'avais vu deux orvets *(Laz)*

**ANAVEOUD / ANAOUD / ANEO / ANEOD / ANVEO** [a'nowt] [ɑ̃na'veud-t] [ɑ̃'new] [ɑ̃'neod-t] [ɑ̃(n)'vew] : [***aznauout*** 1499 ; ***a(z)naout*** 1659] vb. (p.p. **anaveet** [ɑ̃na've:d-t] **anveet** [ɑ̃n've:d-t] **aneet** [ɑ̃n'e:əd-t]) ; Connaître / Reconnaître

✗ *cf.* : ***goûd***

◆ Connaître ; **Hezh so anêt ba'r vro** : Il est connu au pays *(Kergrist)* ; **Aneo mad a ran (a)naoñ** : Je le connais bien *(Plouïe)* ; **Den e-bed n'anee (a)naoñ** : Personne ne le connaissait *(An Uhelgoat)* ; **Me meus aneet mad ar re-he !** : Moi je les ai bien connus ! *(Skrigneg)* ; **Ha neu'n neus anet un'-ell** : Et il en connut donc une autre *(Kergrist)* ; **Me n'anean ket (a)naoñ gwal vad** : Je ne le connais pas très bien *(Berrien)* ; **Goulskoude anee (a)nèi a-walc'h** : Il la connaissait pourtant assez *(Berrien)* ; **Anveit ket ar blantenn (aha)noh ?** : Tu ne connais pas la plante ? *(Laz)* ; **Anve a reen feurmou mad** : Je connaissais de bonnes fermes *(Plouïe)* ; **Pugur oare walc'h anvean plantennou** : Puisqu'il savait bien que je connais les plantes *(Sant-Nigouden)* ; **Me meus ket anveet (ne)med an dra-he heñ !** : Moi je n'ai connu que ça hein ! *(Lannedern)* ; **Me meus aneet tud barzh Skrigneg** : J'ai connu des gens qui habitaient Scrignac *(Plouïe)* ; **Mi (h)anea (a)naoñ / Mi anaa (a)nèoñ** : Je le connais *(Kergrist)* ; **Te heus bet aneet houzh ba'r skol ah(e) 'è** : Tu l'as connue aussi là à l'école *(Skrigneg)* ; **Oh ya ! Hag anev ket 'n nén 'nê toud a'ha** : Oh oui ! Et ma foi on ne les connais pas tous ! *(Skrigneg)* ; **Daon ! Me n'anveen den e-bed hag a na an dra-he !** : Dam ! Moi je ne connaissais personne qui avait ça ! *(Skrigneg)* ; **Me anee anê, ar re-s(e) oa deus Kareis a-peu-prè toud** : Je les connaissais, ils étaient à-peu-près tous de Carhaix *(Ponvel)* ; **Te anvez (hezh / hemañ) ? – Rañw ket** : Tu le connais ? – Non *(An Uhelgoat)* ; **C'hwi aneoc'h ket ar re-all ahe sur a-walc'h** : Tu ne connais sûrement pas les autres *(Speied)* ; **Klêt meus kaos an dra-he, me(d) anveo 'nèoñ gol vat ran ket** : J'ai entendu parler de ça, mais je ne le connais pas très bien *(Laz)* ; **Aneet meus ar proïbissïon, laret ar *régime sec* deuhoutoñ dec'h** : J'ai connu la prohibition qu'on appelait jadis le régime sec *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Me meus aneet Kolloreg oa un', dow, tri, pevar telefon** : J'ai connu Collorec il y avait un, deux, trois, quatre téléphones *(Kolloreg)* ; **Ya, aneet meus bet ur c'hoñvers, un ostiliri ha diw siri** : Oui, j'ai connu un commerce, un bar et deux scieries *(Lokarn)* ; **Hezh anee ur bern tud, set' me zo aneet ba Kleden diga hezh** : Il connaissait énormément de gens, je suis donc connu à Cléden par son intermédiaire *(Speied)* ; **Gwich-all ni mamp kemed ar sort-se digentañ, ar *Bintje* oa ket aneet neuhe** : Autrefois nous n'avions au départ que cette sorte-là, on ne connaissait pas alors la Bintje *(Skrigneg)* ; **Ah mi 'h anee tou'n an dud barzh Kalaner ba'r mare-se ha bremañ ne rañw ket, a zo neubeutoc'h a dud kou(l)skoude...** : Ah moi je connaissais tout le monde à Calanhel à cette époque-là et maintenant non, il a moins de gens pourtant... *(Kalaner)* ; **Anaoud an dud, ya, tou'n dud (e)n-om anee ba'r c'hêriou deus an dro** : Se connaître, oui, tout le monde se connaissait dans les villages des alentours *(Plouïe)* ; **Ha Pennity bremañ neus cheñchet (a)boe anean-me (a)nèi, n'é ket memes-mod kin** : Et Pennity a maintenant changé depuis que je le connais, ce n'est plus pareil *(Ponvel)* ; **Ma mamm-gozh sur hag a oa-i in kernevodes heñ ! Meus ket bet anveet 'nèi (ne)med mod-se !** : C'est certain que ma grand-mère était en « kernevodes » hein ! Je ne l'ai connu que comme ça ! *(Skrigneg)* ; **Ha hè anev (aha)naon ha lod anev (aha)naon ba Sant-Hern, na gwel(e)t-hè (aha)naon ba Leuhan ur wech** : Ils le connaissent et certains me connaissent à Saint-Hernin, ils m'avaient vu une fois à Leuhan *(Speied)* ; **Kar forz pe-naos, ni n'eemp ket keid-se da haloupad è hag a anvee toud ar re en-dro, 'n-om anveomp !** : Car peu importe comment, nous nous n'allions pas tant que ça courir non-plus et nous connaissions tous ceux des alentours, nous nous connaissions ! *(Skrigneg)* ; **(A-)benn ar fin ma gouïet la (a)r re-he anee toud Vañch An Noan koulz (e)vel aneint (a)han(o)n-me med nagn ket soñj deusontañ** : Pour finir j'avais su qu'ils connaissaient tous Fañch An Noan autant qu'ils me connaissent, mais ils n'en avaient pas souvenir *(Plourac'h)*

◆ Reconnaître ; **Anev ket he zi** : Elle ne reconnaît pas sa maison *(Plouïe)* ; **Michañs anefen (a)nèi** : J'espère que je la reconnaîtrai *(Plouïe)* ; **Kajimant ma ket anveet 'nèi** : Je ne l'avais quasiment pas reconnu *(Skrigneg)* ; **Anvet vé an dud da o mouezh** : On reconnaît les gens à leur voix *(Laz)* ; **C'hwi aneo (a)naoñ deus i vle(w) hir** : Tu le reconnaîtras à ses cheveux longs *(Kergrist)* ; **Me meus anveet (a)nèoñ duzhtu** : Je l'ai reconnu tout de suite *(Pleiben)* ; **Ah nann ! Ah nann, nann ! Dram n'anees ket (a)nê !** : Ah non ! Ah non, non ! Parce que tu ne les reconnais pas ! *(Skrigneg)* ; **Ha nin, pé wele ar c'hraoñ-douar, nin anee ar re-h(e) !** : Et nous, lorsque nous voyions les noix de terre, nous les reconnaissions ! *(Plonee)* ; **(A-)benn-neuhe voa ur marc'h-owr gantoñ, voa ket aneet tre Kroc'henig** : Pour-lors il avait un cheval en or, on ne reconnaissait pas bien Kroc'henig *(Plonee)*

➢ **Anaoud** ***u(d)b.*** **deus un'-all** : Distinguer *qqchose/qqn.* d'un(e) autre ; **Heñ a ra mel ! Hag a oamp fentus à sell(e)d deusountoñ : A anee ar vamm deuh ar re-all** : Il fait du miel ! Et nous étions amusées en le regardant : Il distinguait la reine (des abeilles) des autres *(Skrigneg)*

**AÑCHAÑ** ['ɑ̃(j)ʃə] : [***añchañ*** 1970] vb. ; Sillonner

✗ *cf.* : ***ant***

**Añchañ an douar** : Sillonner la terre *(Poullaouen)*

**AÑCHENN** ['ɑ̃(j)ʃən] : [***hanchen*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [ɑ̃'ʃɛnu]) ; Anche de bombarde

**ANDELL** ['ɑ̃ndəl] : [***andell*** 1927] n.f. (pl. **-ou** [ɑ̃n'dɛlu]) ; Garnement / Voyou

✗ *syn.* : ***dihaolieg, hailhon, hoilhen, lampon, lankon***

**ANDENN** ['ɑ̃ndən] : [***añdenn*** 1876] n.f. (pl. **-ou** [ɑ̃n'dɛnu]) ; Andain (foin...) / Rayon

✗ *cf.* : ***regenn***

**Ar voenn zo en andennou** : Le foin est en andains *(Poullaouen)* ; **Ar rastelléres rastellè (a)naoñ ha ree andennou ba'r machin ha wechou vis(e) daw reiñ un tamm taol daoñ ga'r fichéres war 'n andennou ar mo(d)-s(e) en-dro** : La faneuse le râtelait et faisait des andains dans la machine et parfois il fallait lui redonner un petit coup avec la faneuse sur les andains comme ça *(Kleden)*

**ANDENNIÑ** [ɑ̃n'dɛni] : [***añdennein*** 1876] vb. ; Mettre en andains / Ranger en fanant

**Med oh ! Rar vis(e) heñ ! 'Benn vis(e) andenn(et), 'benn-neu'n vis(e)-heñw sec'h** : Mais oh ! C'était rare hein ! Avant qu'il ne soit mis en andains, il était pour-lors sec *(Kleden)* ; **Andenniñ pe despugn ar voenn deus an dow du, hirente ar vrec'h hag ar rastell** : Mettre en andains ou ramasser le foin des deux côtés, de la longueur du bras et du râteau *(Poullaouen)* ; **Ma vis(e) gwraet ga'r vorc'h, vis(e) daw lak(ad) ar voenn, despun (a)naoñ ga'r rastell, andenn(iñ) (a)naoñ ha 'h o(be)r berniou pé vis(e) sec'h** : Si on faisait à la fourche, on devait mettre le foin, le ramasser au râteau, le faire en andains et faire des tas lorsqu'il était sec *(Kleden)*

**ANDIKAPAÑ** [ɑ̃ndi'kapə] : vb. ; Handicaper

**Un aksidant na bet-heñw, un taol-tr(o)ad ga ur jô na añdikapet 'naoñ mat** : Il avait eu un accident, un coup de sabot de la monture qui l'avait bien handicapé *(Kleden)*

**ANDIKAPE** [ɑ̃ndi'kape] : n.m. (pl. **-ed** [ɑ̃ndika'peːed-t]) ; Handicapé

**Gwel a res pe-sort mod vije koñsideret an andikapeed neuhe ba'r mar(e)-se dija !** : Tu vois de quelle façon on considérait les handicapés alors à cette époque déjà ! *(Kallag)* ; **Med bon, bremañ vé koñsideret müoc'h an andikapeed memes-tra** : Mais bon, maintenant les handicapés sont quand-même mieux considérés *(Kallag)*

**ANDIKAPED** [ɑ̃ndi'kapəd-t] : ad. ; Handicapé (-e)

✗ *syn.* : ***ampeched***

**Hoñzh so andikaped, med honn(ezh) dal k(et) ar boan essañ diskiñ mann e-bed dèi !** : Elle est handicapée, ça ne vaut pas la peine d'essayer de lui apprendre quoi que ce soit ! *(Kallag)* ; **Mi oa müoc'h andikaped kalz, pass (e)vid on bremañ, me(d) añfeñ** : J'étais beaucoup plus handicapée, pas plus que je ne suis maintenant, mais enfin *(Kallag)* ; **Ur problem hag a ambete ar person e-hun 'e pugur houlle ket diouîn kin oa dig-heñw oan andikaped** : Un problème qui embêtait aussi le recteur lui-même puisqu'il ne me demandait pas si j'étais handicapée *(Kallag)*

➢ **Ar re-andikaped** : Les handicapés ; **D'ar mar(e)-se vije ket sellet deus ar re-andikaped !** : À cette époque-là on ne regardait pas les handicapés *(Kallag)*

**ANDREAD / ANDREAJ** [ɑ̃n'dreːᵊd-t] [ɑ̃n'dreː(ə)ʒ-ʃ] : [***andréad*** 1919] n.m. (pl. **andreachou** [ɑ̃ndre'aʃu]) ; Coin / Endroit / Région

✗ *syn.* : ***korn, kornad, korn-bro, plass, rejïon, sekteur, takad***

**Ba kalz andreachou ba'r Frañs** : Dans beaucoup d'endroits en France *(Laz)* ; **Un andread, meus joñj, oa ba'r yun 'e ha ar vamm-gozh neus klevet lared vïe bet gwraet ar Youdig deusountoñ** : Je me rappelle aussi d'un endroit dans le marais dont ma grand-mère a entendu dire qu'on l'appelait le Youdig *(Brennilis)*

**ANDUILH** [ɑ̃n'dyʎ] : [***anduillen*** 1499 ; ***anduilh*** 1732] coll. (sing. **and(o)uilhenn** [ɑ̃n'dyʎən] [ɑ̃n'dujən]) ; Andouilles / vulg. & hum. Au sing. Bite

◆ Andouilles ; ***Purée*** **gañ an anduilh** : Purée à l'andouille *(Bolazeg)* ; **Anduilh laket da boèhad** : De l'andouille mise en cuisson *(Kolloreg)* ; **An anduilh ba'r chiminar** : Les andouilles dans la cheminée *(Bolazeg)* ; **An anduilh, 'benn vé mad, a renke be mogedet mad** : Les andouilles, avant qu'elles ne soient bonnes, devaient être bien fumées *(Kolloreg)* ; **Daon ya 'ha ! Mamm a vije soueet, a wele an anduilh 'timinüiñ** : Ah oui ma foi ! Ma mère était étonnée, elle voyait les andouilles diminuer *(Skrigneg)* ; **Ha anduilh, ped a vé ? Seizh pe naw ? A-peu-prè, ba'r pe-moc'h ?** : Et des andouilles, combien y en a-t-il ? Sept ou neuf ? À-peu-près, dans le cochon ? *(Bolazeg)* ; **Kannet vije ar bouellou, gwraet vije anduilhenn, saossisson ha silzig** : On lavait les boyaux, on faisait de l'andouille, du saucisson et des saucisses *(Berrien)* ; **Pugur me meus bet lahet ur pe-moc'h, pugur vije sa(v)et ti**

**ma dud i(v)e ! Me meus bet gwraet anduilhenn i(v)e, re mod-kozh !** : Puisque moi j'ai eu tué un cochon, puisqu'il était aussi élevé chez mes parents ! Moi j'ai aussi fait de l'andouille, à l'ancienne ! *(Berrien)* ; **Oh ! Amañ zo un andouilhenn poahet ! Oh fei hat ! Me zebo ket andouilhenn bemde (aha)non ! Oh me zo hond da dap (a)nèi hat !** : Oh ! Il y a ici une andouille cuite ! Oh ma foi ! Je ne mangerai pas d'andouille tous les jours ! Oh je vais la dérober ma foi ! *(Sant-Wazheg)*

◆ Bite (vulg. & hum.) ; **Houzh a blij an andouilhenn dèi** : Elle aime la bite *(Plouïe)*

**ANDURIÑ** [ɑ̃n'dy:ri] : [***enduri*** 1659] vb. ; Endurer / Supporter

◆ Supporter ; **Me andur tomm-mat** : Je supporte la grande chaleur *(Laz)* ; **Med n'andure ket he eubeul** : Mais elle ne supportait pas son poulain *(Karnod)* ; **'N-on andurent ket o-dow (a)ssames !** : Ils ne se supportaient pas tous les deux ! *(Skrigneg)* ; **Ha bremañ dre ma teu war an oad, daon ! N'andur ket kin...** : Et maintenant à mesure qu'il avance en âge, dam ! Il ne supporte plus... *(Skrigneg)* ; **Hag anduriñ ha e(rr)i da grabotañ 'nê, peus kimed soñjal setou !** : Et supporter et arriver à les gratter, pense-y voilà ! *(Plonee)* ; **Ma neus kemed un' feus kemed fouilhañ an heñi-ell un tamm ha anduro an dañvad-ell deuzhtu !** : Si elle n'en a qu'un, tu n'as qu'à fouiller l'autre un peu et elle supportera l'autre mouton de suite ! *(Karnod)*

**ANER** ['ɑ̃:nər] : [***aner*** 1499] n.m. (pl. **-iou** [ɑ̃'nɛrju]) ; Corvée

✗ *cf. mots en* ***-adeg*** : ***cherreadeg, dornadeg, fagodadeg, labouradeg...***

**Me mije ket an aneriou-te d'o(be)r** : Je n'avais pas ces corvées-là à faire *(An Uhelgoat)*

**A-NES** [nez-s] : [***a-nes*** 1992] prép. ; Sans

✗ *syn.* : ***heb, neb*** ; & *cf. mots en* ***di-*** : ***diboan, disher, dizoñjer...***

**Kondaoniñ nes rêson** : Condamner sans raison *(An Uhelgoat)* ; **'Nes goull avis da zen e-bed** : Sans demander l'avis à personne *(Poullaouen)* ; **Tud klask boued 'nes labourad** : Des gens cherchant de la nourriture sans travailler *(An Uhelgoat)* ; **Mevigellañ ran nes takenn e-bed** : J'ai le tournis sans (avoir bu) aucune goutte *(Poullaouen)* ; **Kar an eil n'a ket 'nes egile, red é dê o-dow mond assames** : Car l'un ne va pas sans l'autre, il leur faut tous les deux aller de concert *(Plourac'h)* ; **Na ragn kemed pourmen nes kompren mann e-bed !** : Ils ne font que se promener sans rien comprendre ! *(Skrigneg)* ; **Cheñchign o pas blame dê d'o(be)r trous, med 'nes goûd peta reegn** : Ils changent leurs pas afin de faire du bruit mais, sans savoir ce qu'ils font *(Plourac'h)*

➢ **Passeal a-nes beañ gwelet** : Passer inaperçu ; **Ah ! Me lar dit oa ket passeet 'nes na oa gwelet ! Kar gweled un' en oad-se ga un tamm kosh chort berr-berr-berr c'hoazh !** : Ah ! Je te dis qu'elle n'était pas passée inaperçue ! Car voir une de cet âge-là avec un vieux short hyper court en plus *(Skrigneg)*

**ANEVAL** [ɑ̃'nẽ:vəl] : [***aneual*** 1499 ; ***aneval*** 1659] n.m. (& n.f.) (pl. **-ed** [ɑ̃ne'vɑ:ləd-t]) ; Animal

✗ *syn.* : ***lon***

**Ha yac'h an aneval** : Et l'animal en pleine santé *(Skrigneg)* ; **Heñw a'h ee d'an eil aneval d'heben** : Il allait d'un animal à l'autre *(An Uhelgoat)* ; **Ni n'omp ket truch deus an anevaled** : Nous ne sommes pas méchants envers les animaux *(Skrigneg)* ; **Oa ket, seizh pe eizh aneval oa seulamant** : Non, il y avait seulement sept ou huit animaux *(Berrien)* ; **Ga e gontell sovetee un aneval o hond da goueo, kreuñvet ga'r c'hwe** : Munis de son couteau il sauvait un animal tombant, crevé par les flatuosités *(Skrigneg)* ; **Lod da ur brid-mouch ha lod-all da ket, an dra-he zepand deus an aneval ha deus mod oa ar brid** : Certains avaient une bride à œillères et certains autres n'en avaient pas, ça dépend de l'animal et de comment la bride était *(Skrigneg)* ; **Dïaes gaven gwel 'h o(be)r an dra-he med kurïus gaven gwel lar oa moien d'o(be)r traou mod-se deus un aneval** : Je trouvais dur de voir faire ça, mais je trouvais curieux de voir que l'on pouvait faire des choses comme ça à un animal *(Skrigneg)* ; **Nann-nann, ma ket bet gouïet lar oa bet c'hweet aneval (e-)bed diwar an dra-h(e)... Eo ! Matrehe ma zebechent un hanter-re 'è** : Non-non, je n'avais pas su qu'il n'y ait eu aucun animal qui ait gonflé en en consommant... Si ! Peut-être aussi s'ils en mangeaient deux fois trop *(Skrigneg)*

**A-NEVE / A-NEVEZ** [a'ne:və(z-s)] : [***a neuez*** 1659] ad. ; À nouveau / Nouvellement

✗ *syn.* : ***adarre, c'hoazh*** ; & *cf.* : ***neve***

**Pé welent lar ne zivere ket kin, eh beñ vijent disterdet toud hag a vije troc'het deus an dorchenn, diminüet an dorchenn ha troc'het ha hadgwraet a-neve neuhe 'darre !** : Lorsqu'ils voyaient que ça ne s'écoulait plus, eh ben tout était desserré, on coupait du coussin, on le diminuait, coupait et alors on refaisait à nouveaux *(Skrigneg)*

➢ **A-neve aet** [nev'ɛ:d-t] : Parti récemment ; **Oh nondidïe ! 'Nev' aet out ahane !** : Oh nom de Dieu ! Tu viens juste de partir de là ! *(Skrigneg)* ; **Petra ?! 'Nev' aet ahane ?!** : Quoi ?! Récemment parti de là ?! *(Skrigneg)* ; **Janned so 'nev' aet alesse !** : Jeannette vient juste de partir de là ! *(Skrigneg)*

➢ **A-neve alet** [nev'ɑ:ləd-t] : Nouvellement vêlé ; **Ya, ar re oa 'nev' alet, ar re oa 'vid roiñ laezh** : Oui, celles qui étaient nouvellement vêlées, celles qui devaient donner du lait *(Berrien)* ; **Ur veuc'h pa vije 'nev' alet vije bichonet pad eizhte un tamm** : Lorsqu'une vache venait de vêler, on la bichonnait un peu pendant huit jours *(Skrigneg)*

➢ **A-nevez bet** ['ne:və(z),bed-t] : Nouvellement eu ; **'Neve bet é ar su'n-all ahe, red oa daoñ dond** : Il est récemment allé là la semaine dernière, il fallait qu'il vienne *(Skrigneg)* ; **Ma mije bet kollet (a)nèi 'ha pé ma 'nevez bet (a)nèi neuhe mije ka(v)et dïaes !** : Si je l'avais perdu ma foi lorsque je l'avais nouvellement eue alors j'aurais trouvé dur ! *(An Uhelgoat)*

➢ **A-neve dimeet** ['ne:vədi,me.d-t] : Nouvellement fiancé (-e) ; **Hemañ oa un dèn yowank 'neve dimeet** : C'était un jeune homme nouvellement fiancé *(An Uhelgoat)*

- **A-nevez dornet** ['ne:z'dɔrn(əd-t)] : Fraîchement battu (par ex. céréales) ; **'Bénn oa Gouil-Mikêl oa 'ne(v)ez dorn(et) an eost ha gwraet toud c'hoazh ! Seto vis(e) ar foenn hag ar plous pet(r)a !** : La moisson et tout était fraîchement battu quand c'était la saint-Michel ! Il y avait donc le foin et la paille quoi ! *(Sant-Wazheg)*
- **A-neve eureujet** ['ne:vø,rø:ʒəd-t] : Nouvellement marié (-e) ; **Me meus choñj, p(a) oan 'nev(e) eureujet 'è, oan goullet d'ond d'o(be)r tro an ilis 'è, neuhe vije destumet bleud, houzoh walc'h** : Je me rappelle, lorsque je fus aussi nouvellement mariée, on m'avait aussi demandée de faire le tour de l'église, on collectait alors de la farine, vous savez bien *(Skrigneg)*
- **A-nevez gwraet** ['ne:vəz'grɛ.d-t] : Fabriqué (-e) récemment ; **Ah ! 'Nevez gwraet ?** : Ah ! Fabriqué récemment ? *(Skrigneg)*
- **A-neve hanet** ['ne:və,hɑ:nəd-t] : Nouvellement accouchée ; **Me(d) gwich-all zigouee an dra-he ga'r merc'hed a vije 'neve hanet o bugel, vijent flèb !** : Mais autrefois ça arrivait aux femmes qui avaient nouvellement accouché de leur enfant, elles étaient faibles ! *(Skrigneg)*
- **A-neve passeet** ['ne:vəpa,se.d-t] : Récemment passé (-e) ; **Ahe oa e(rr)o trizeg pe be(va)rzeg la ha tr(i)-ugent 'benn-neu'n hag 'neve passeet ar bresel, ar re-m(añ)-ell oa uset o douar gate** : Là il avait atteint les soixante-treize ou soixante-quatorze (ans) pour-lors et la guerre récemment passée, eux autres avaient leur terre usée *(Ponvel)*
- **A-nevez prenet** ['ne:və(s),prɛ̃:nəd-t] : Acheté récemment ; **Meus ket gwraet kig-ha-fars gwech e-bed, med prenet meus ur sac'h, 'nevez prenet ma !** : Je n'ai jamais fait de kig-ha-farz, mais j'ai acheté un sac, je l'avais acheté récemment ! *(Plouïe)*
- **Be a-neve 'n-om gavet** : Venir d'arriver ; **'Neve 'n-om ga'et oñ ba'r yêr** : Je viens d'arriver à la maison *(Skrigneg)*

**AÑFOÑSIÑ** [ɑ̃'fɔ̃si] : [***anfounciff*** 1633] vb. ; Enfoncer

✗ *syn.* : ***plantañ, sankañ***

**Ma lakèh ar saout ba-lec'h é gwleb 'è, an dra-s(e) añfoñsè ha zifoñsè toud an traou !** : Si vous mettiez aussi les vaches là où c'était humide, ça enfonçait et défonçait tout ! *(Kareis)* ; **Ha bi oa takadou ba serten prajou, añfoñsè ar saout barzh ha chomègn plantet barzh !** : Et il y avait des zones dans certains prés dans lesquelles les vaches s'enfonçaient et y restaient enfoncées ! *(Kareis)* ; **Me(d) ma rafes un toull ba'r groc'hen(e)nn (e)mout añfoñset 'barzh, me(d) wechou oa don !** : Mais si tu fais un trou dans la membrane, tu es enfoncé dedans, mais parfois c'était profond ! *(Brennilis)*

**AÑGAJ** ['ɑ̃:gaʒ-ʃ] : [***jingagi*** 1732] vb. ; Engager

**Ma vé daw añgaj erc'hent mod-se, houarnañ (a)nê ha-toud** : S'il faut engager de l'argent comme ça, les ferrer et tout *(Karnod)*

**ANGEULADENN** [ɑ̃ŋgœ'lɑ:dən] : n.f. (pl. **-ou** [ɑ̃ŋgœla'dɛnu]) ; Engueulade

**Dre faot houzh meump tapet meur angeuladenn !** : Par sa faute nous avons pris nombre d'engueulades *(An Uhelgoat)*

**ANGEULIÑ** [ɑ̃ŋ'gœ.l(i)] : vb. ; Engueuler

✗ *syn.* : ***chikanañ, langachañ, rêsonañ***

**Hag angeul', oa-ñw langach(et) ga'r jañdarmou** : Et engueulé, les gendarmes l'engueulaient *(Speied)*

**ANGLES** [ɑ̃nglez-s] : [***angléz*** 1903] n.m. (pl. **anglichen** [ɑ̃n'gliʃɛn] **anglejen** [ɑ̃n'gle:ʒən] **anglisien** [ɑ̃n'glizjən]) ; Anglais / **ANGLESENN** [ɑ̃n'gle:zɛn] : n.f. (pl. **-ed** [ɑ̃ngle'zɛnəd-t]) ; Anglaise

**Houzh zo un anglesenn** : C'est une Anglaise *(Berrien)* ; **Anglichen zo barzh** : Des Anglais y habitent *(Berrien)* ; **Me(d) heñ oa deut dé wel(ed) an Anglisien** : Mais il était venu voir les Anglais *(Laz)* ; **Be zo Anglichen ahe ba kreis-kêr n'ouzon ket pegement** : Il y a je ne sais combien d'Anglais ici au centre-ville *(Berrien)* ; **Me(d) an Anglichen neuhe, pa oagn digoueet neuhe, ma'hat oa ur rejimant ekossè oa** : Mais alors les Anglais, lorsqu'ils arrivèrent, c'était probablement un régiment écossais *(An Uhelgoat)* ; **An Anglejen, ar re-he na gwraet ur puñs o-hun ha jome ket dour barzh pad ar bla toud** : Les Anglais, ils avaient fait eux-mêmes un puits dans lequel l'eau ne restait pas pendant toute l'année *(Speied)* ; **Me gaosee d'an dud toud, med e-se gaoseen galleg, blam se oa laret oan un Anglesenn, pegur vijen ket komprenet** : Je parlais à tout le monde, mais donc je parlais français, c'est pourquoi on disait que j'étais une Anglaise, puisque on ne me comprenait pas *(Berrien)*

**AÑJELUS** [ɑ̃'ʒe:ləz-s] : [***añjelus*** 1992] n.m. ; Angélus

**Ha go(ude)-se, 'benn vé an Añjelus 'son(añ) d'an nos, ah(e) (e)mêr 'tistagañ ar lutined !** : Et ensuite, quand l'Angélus sonne la nuit, là on détache les lutins ! *(Laz)* ; **'Benn (e)ma an Añjelus 'son(añ), arabad skub(añ) an ti, du-mañ vije lar(et) mo(d)-se** : Quand l'Angélus sonne, il ne faut pas balayer la maison, chez nous on disait ainsi *(Ar C'hloast-Pleiben)* ; **Pad an Añjelus (e)moc'h sañs(et) d(é) lar(ed) ur pater, (e)moc'h sañs(et) d(é) heuilh an Añjelus** : Pendant l'Angélus, tu es censé dire une prière, tu es censé suivre l'Angélus quoi *(Laz)* ; **Pa vis(e) klêt an Añjelus 'son(añ), michañs d'an ab(ar)dai, distag(et) al lutined, poent é d'ar vugale 'n-im zespun !** : Lorsque l'on entendait l'angélus sonner, sans doute l'après-midi, les lutins sont détachés, il est temps que les enfants rentrent ! *(Lannedern)*

**ANKEN** ['ɑ̃ŋkən] : [***ancquen*** 1499] n.m. ; (de l') Angoisse

**'N-ur wel an dra-he oa sa(v)et anken mesk an dud** : En voyant ça de l'angoisse monta parmi les gens *(An Uhelgoat)*

**ANKENIAÑ** [ɑ̃ŋ'kenjə] : [***anquenia*** 1659] vb. ; Angoisser

✗ *syn.* : ***ambren***

**Re ankeniet oa ma spered** : Mon esprit était trop angoissé *(An Uhelgoat)*

**ANKENIUS** [ɑ̃ŋ'kenjys] : [***anquenyus*** XVIIIe] ad. ; Angoissant (-e)

**Pe-seurt tra ankenius oa digoueet** : Quelle chose angoissante il était arrivé *(An Uhelgoat)*

**ANKETENN** [ɑ̃ŋ'kɛtən] : n.f. (pl. **-ou** [ɑ̃ŋkɛ'tɛnu]) ; Enquête

**Med Louï na gwraet e damm anketenn ha na gouïet dé b(e)-lec'h oa aet e zow fri-lous** : Mais Louis avait fait sa petite enquête et avait su où étaient partis ses deux dindons *(Kleden)*

**ANKOU** ['ɑ̃ŋku] : [vx. br. ***ancou***] n.pr. & n.m. ; Ankou (figure légendaire de la mort, charretier de la mort) / La Mort

✗ *m. comp.* : ***lapouss-an-Ankou***

**Me é an Ankou** : Je suis l'Ankou *(Berrien)* ; **Klêt na lapouss-an-Ankou skrijal an nos a-raog** : Elle avait entendu l'effraie hululer la veille au soir (présage de mort) *(Poullaouen)* ; **Pegur ar re-he welent ket an Ankou, med hemañ a wele !** : Puisqu'ils ne voyaient pas l'Ankou, mais lui le voyait ! *(Berrien)* ; **(E)ma 'n Dieoul ba lein an hent, (e)ma an Ankou war'ha(no)mp !** : Y a le Diable au sommet du chemin, l'Ankou est sur nous ! *(Kleden)* ; **Skub(añ) an Ankou maes eus ho ti oa ket droad d'o(be)r** : Il n'y avait pas le droit de chasser l'Ankou hors de la maison *(Lannedern)* ; **Pa yud ar c'hi deus an noñs ! Hemañ zo 'helven an Ankou da zond da gerc'hed un dèn** : Lorsque le chien hurle la nuit ! Il appelle l'Ankou pour venir chercher une personne *(Skrigneg)* ; **Ha ma gan ar c'hog deuh an abard'hê, pa vé 'hond war i glud, eh beñ zo sin (e)ma à helven an Ankou da zond 'è !** : Et si le coq chante en fin d'après-midi, lorsqu'il va sur son perchoir, eh bien c'est signe également qu'il appelle l'Ankou pour venir ! *(Skrigneg)* ; **Ma ! Amañ neus gwraet, 'vi(d)-noñs, an horolach ur son drol ! Ma ! Ma'hat vo e(rr)i an Ankou da gerc'hed un' bennaket** : Eh bien ! Ici cette nuit l'horloge a fait un drôle de bruit ! Eh bien ! L'Ankou va probablement arriver pour prendre quelqu'un *(Skrigneg)*

- **Karr an Ankou** : La charrette de l'Ankou ; **Faote ket les(k) un dra da wigouriñ petram dond rey an Ankou da gerc'h(ed) (aha)noh ! Heñ wigour e garr, goûd a rit, karr an Ankou** : Il ne fallait pas laisser un chose grincer, sinon l'Ankou viendra te chercher ! Sa charrette grince, tu sais bien, la charrette de l'Ankou *(Laz)*
- **N'eus kimed an Ankou deusoutoñ** : Ce n'est plus qu'un sac d'os (m.-à-m. : Il n'y a plus que l'Ankou de lui) ; **Heñ zo aet treut, n'eus kimed an Ankou deusountoñ, un dèn diskard** : Il est devenu maigre, ce n'est plus qu'un sac d'os, une personne décharnée *(Kolloreg)*

**ANKOUEO / ANKOUAAD** [ɑ̃ŋ'kwɛw] [ɑ̃ŋ'kwɑːd-t] : [***ancouffhat*** 1499 ; ***ancoûnha(a)t*** 1659 ; ***añkoaat*** 1850] vb. ; Oublier

✗ *syn.* : ***disoñjal, lonkañ*** ; & *cf.* : ***chom udb. war e lerc'h***

**Ankoueet meus** : J'ai oublié *(Plouïe)* ; **Un dèn hag ankouev ?** : Une personne qui oublie ? *(Plouïe)* ; **Ma ket joñj kin, gwel a res pe-naos ankoueon...** : Je ne me rappelais plus, tu vois comment j'oublie... *(Skrigneg)* ; **Klêt ma (a)naoñ lared ha ma ankoueet...** : Je l'avais entendu dire et j'avais oublié... *(Plouïe)* ; **Pet(r)a é deja 'ta ?! Oh me meus gouïet, med ankouaad a ran anê a-wechou** : Qu'est-ce que c'est déjà, tiens ?! Oh j'ai su, mais parfois je les oublie *(Plourac'h)* ; **Laret vé lar un dra disked mad vé ket ankoueet ! Nann-nann, meus ket ankoueet !** : On dit qu'une chose bien apprise ne s'oublie pas ! Non-non, je n'ai pas oublié ! *(Plonee)*

- **Ankoueo + *vb.*** : Oublier de + *vb.* ; **Ankoueet meus lak ar laezh war an tan** : J'ai oublié de mettre le lait sur le feu *(Plouïe)* ; **Me oa daw 'h o(be)r karradou-ed c'hoazh, 'vel vïe gwraet gwech-all, meus ket ankoueet 'h o(be)r 'nê (aha)non !** : Je devais encore faire des charretées, comme on faisait autrefois, je n'ai pas oublié (comment) les faire ! *(Speied)* ; **Ma'hat peut emm da evañ un dra mennañket ! Ankoueet ma reiñ ur bann'h dec'h da evañ, 'n-om gaoud a rey kridïenn dec'h ahe his-se !** : Vous avez probablement besoin de boire quelque chose ! J'avais oublié de vous donner un coup à boire, vous allez vous mettre à grelotter là comme ça ! *(Skrigneg)*

**ANKOUEÜS** [ɑ̃ŋ'kwɛːs] : [***ancouffaus*** 1499 ; ***ancoëus*** 1732] ad. ; Oublieux (-se) / Qui perd la mémoire

✗ *syn.* : ***penn-disoñj***

**Ankoue's oun** : Je perds la mémoire *(Plouïe)* ; **Ur plac'h ankoue's** : Une femme qui perd la mémoire *(Plouïe)* ; **Ya, med me zo ankoue's 'e, wechou vé tap(et) un hano, ba b(e)-lec'h hag é bet passeet, tà ket choñj din 'hann an de war-lerc'h** : Oui, moi aussi je suis oublieux, parfois on chope un mot, où est-ce qu'il est passé, il ne me revient pas avant le lendemain *(Speied)*

**ANNE / ANVE / ANVES / ANNEÑ** ['ɑ̃nə] ['ɑ̃nve(j)] ['ɑ̃nvəz-s] ['ɑ̃nɛ̃] : [***anneffn*** 1499 ; ***anneu*** 1659 ; ***anvez, annéô, annev*** 1850] n.f. (pl. **-iou** [ɑ̃'neju] [ɑ̃n'veju]) ; Enclume

✗ *cf.* : ***goveléres***

**Ar valc'h vije go(v)elet war un anve** ['ɑ̃nvə] : On battait la faux sur une enclume *(Berrien)* ; **Ha piket d'an anve** ['ɑ̃nvə] **ar mod-se war an dôenn, ar mein-do a vije tailhet neuhe** : Et piquées à l'enclume comme ça sur le toit, les ardoises étaient alors taillées *(Skrigneg)* ; **Daw oa klask un tamm douar kaled 'vid plantañ an anve 'vid go(v)eled** : Il fallait chercher un bout de terre dure pour enfoncer l'enclume pour battre *(Berrien)* ; **Ma zad a ouïe,**

**pudur du-m(añ) oa un anve hag ur vorn d'o(be)r tan, sete vije gwraet ba'h ar yêr du-m(añ)** : Mon père savait, puisqu'il y avait chez moi une enclume et un four pour faire du feu, on faisait donc chez moi à la maison *(Skrigneg)* ; **Da (ho)veled 'nèi, ar re-he vije da-heul ha war o c'hein 'h ee ar morzhol hag an anve gate** : Pour la battre, ils étaient ensuite et ils portaient sur leur dos le marteau et l'enclume *(Berrien)* ; **Ah yè, ar mailh-go(v)eled vé lar(e)t da 'n dra-he, mailh-go(v)eled é hag è an anneñ** : Ah oui, on appelle ça un marteau à battre la faux, c'est un marteau et aussi l'enclumette *(Laz)* ; **Am(añ) vé go(v)el(et) war ur marc'h-go(v)eled, un tamm koat, c'hwi blante an anneñ barzh** : Ici on bat sur un billot de bois, un bout de bois, vous plantiez l'enclumette dedans *(Laz)* ; **Ha vije aseet ga ur morzhol hag un anve, pé vije eskeñtet an troc'h un tamm vije red daoñ go(v)el(ed) ar valc'h neuhe** : Assis munis d'un marteau et d'une enclume, lorsque le tranchant était un peu esquinté, il lui fallait alors battre la faux *(Skrigneg)* ; **Hañw nïe disket din go(v)eled, pugur renk a res, pé 'h ees ba'r prad, oa ket tamm koat ganes, laket an anve, renkes klask douar lem oa kaled blamed d'an anve da jom mad** : Il m'avait appris à battre, puisque tu dois, lorsque tu vas au pré, tu n'avais pas de bois, tu mettais l'enclume, tu devais trouver de la terre où c'était dur afin que l'enclume reste bien *(Berrien)* ; **Un anve vise lak(e)t war ur souch-koat, ar maout vise gwraet deus hezh ha c'hwi pis(e) un tamm dorchenn d'aseo hag a skôèh war ar va(l)c'h d(a) lakad 'nèi d'ond tano** : Une enclume que l'on mettait sur une souche de bois, on appelait ça le billot et vous aviez un petit coussin pour vous asseoir, vous frappiez sur la faux pour la rendre fine *(Karais)*

**ANNER / ANNOR / ANNOAR / ONNER / OUNNER** ['ãnɛr] ['ãnwar] ['ɔ̃nɛr] ['unɛr] : [***annoer, o(u)nner, onnoer*** 1499] n.f. (pl. **annoarésed** [ãnwa're:zəd-t] **annored** [ã'nɔ̀:rəd-t] **onnered** [ɔ̃'ne:rəd-t]) ; Génisse

✗ *cf.* : ***beuc'h, koèle, kole, loue, tarow***

**Un anner la** : Une génisse d'un an *(Poullaouen)* ; **An annored bihen** : Les petites génisses *(Laz)* ; **Komañset ê an annoar da dejo** : La génisse commence à faire du pis *(Kergrist)* ; **Ya, saout-laezh hag onnered da ramplassañ ar bïou goude** : Oui, des vaches à lait et des génisses pour après remplacer les vaches *(Berrien)* ; **An annoarésed vije sa(v)et ba ur feurm-all ha erruign neu'n tro eizh mis, naw mis ba ur beurajenn tal-kichenn ar stabul** : Les génisses étaient élevées dans une autre ferme et elles arrivaient alors aux environs de huit mois, neuf mois dans une pâture près de la stabulation *(Kallag)* ; **D'ar mar(e)-se vise un neubeud saout, un neubeud moc'h ha diw-teir gwes ha labour(e)t an douar ha vïe bevet ga'n dra-h(e) ! Un neubeud annored, peder gaseg...** : À cette époque il y avait quelques vaches, quelques cochons et deux ou trois truies, on travaillait la terre et on vivait de ça ! Quelques génisses, quatre juments... *(Lannedern)*

➢ **Annored prest** : Des génisses prêtes ; **Ha 'n annored go(ude)-se neuhe, 'n annored prest** : Et les génisses alors ensuite, les génisses prêtes *(Laz)*

**ANO / HANO** ['(h)ã:no] : [vx. br. ***anu*** ; ***anff*** 1418 ; ***hanu*** 1499 ; ***hano*** 1575] n.m. (pl. **-iou** ['(h)ã'no:ju]) ; Nom

✗ *m. dér.* : ***dishano, leshano*** ; *m. comp* : ***koll-e-hano, pe-hano***

**Un hano-ell neus-hè** : Ils avaient un autre nom *(Kleden)* ; **Be oa hanoiou-ell c'hoazh** : Il y avait encore d'autres noms *(Ponvel)* ; **Kabiten oa hano ar person** : Le nom du recteur était Kabiten *(Lokmarïa)* ; **Ahe zo kalz hanoiou** : Il y a là beaucoup de noms *(Plouïe)* ; **Cheñchet é an ano daoñ** : Son nom est différent *(Berrien)* ; **Pegur oamp memes hano gati** : Puisque on portait le même nom qu'elle *(Plouïe)* ; **Ah ! Bremañ larin ket i hano** : Ah ! Maintenant je ne dirai pas son nom *(Skrigneg)* ; **Ouïemp ket hano ar pesked !** : Nous ne savions pas le nom des poissons ! *(Skrigneg)* ; **Ha oa un' m(e)nneg oa e hano Drein** : Et il y en avait un qui s'appelait Adrien *(Laz)* ; **Un ano nïe beb chô** : Chaque cheval avait habituellement un nom *(Plouïe)* ; **N'eus ket hano-all e-bed** : Il n'y a aucun autre nom *(Skrigneg)* ; **Matrehe é aet ma hano gantoñ** : Peut-être qu'il a pris mon nom *(An Uhelgoat)* ; **I hano teu deus hano ur journal** : Son nom provient du nom d'un journal *(Kallag)* ; **Ah nann ! N'eus ket hanoiou mod-all** : Ah non ! Autrement il n'y a pas de noms *(Skrigneg)* ; **Vïe laret din hano an heñi a vise neuhe** : On me disait alors le nom de celui qui (y) était *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ha ga'n hanoiou zo barzh an istor ha-toud** : Et y compris les noms cités dans l'histoire *(Landelo)* ; **Ha nagn lar(et) o hano din toud, boñ mad é !** : Et ils m'ont tous dit leur nom, bon c'est bon ! *(Plourac'h)* ; **Lar(e)t vé beb-sort hanoiou 'vid tud ha' neus nitra (e-)bed...** : On dit beaucoup de noms pour des gens qui n'ont rien du tout... *(Plonee)* ; **Be zo un hano, med teu ket ba ma venn bremañ** : Il existe un nom, mais à présent ça ne me revient pas *(Plouïe)* ; **Mamp ket bet klêt an hanoiou-se gwich e-bed kajimant** : Nous n'avions quasiment jamais entendu ces noms-là *(Skrigneg)* ; **Deg ha pe(va)r-ugent hano-klïantou ha toud da verkañ** : Quatre-vingt-dix noms de clients et tous à marquer *(Karnod)* ; **Gwich-all, houzoh walc'h, vije ka(ve)t hanoiou da dou'n dud !** : Autrefois, vous savez bien, on trouvait des noms à tout le monde ! *(Skrigneg)* ; **Ha fougeet-toud ar vamm-gozh pegur oamp memes hano gati** : La grand-mère était toute fière puisqu'on portait le même nom qu'elle *(Plouïe)* ; **Memes hano meump, med n'omp ket deus ar memes suitaj !** : Nous avons le même nom, mais nous ne sommes pas de la même descendance ! *(Poullaouen)* ; **Peb korn neus un tammig i hano, hano gwech-all ar vro** : Chaque coin a son petit nom, le nom du pays d'autrefois *(Kolloreg)* ; **Ha oa rôet ur gassetenn dèi d'añrejistriñ hanoiou ar lapoussed toud** : Et on lui donna une cassette pour enregistrer les noms de tous les oiseaux *(Skrigneg)* ; **Meus ket choñj pe-sort Louise vise gwraet deus-hei, med Louise oa hi hano bopred** : Je ne me rappelle plus quel était le nom de Louise, mais elle se prénommait Louise en tout cas *(Kergrist)* ; **Heñw lar ma hano din ha me ouïen ket piw oa-heñw (aha)naon ha heñw oa-heñw tad an antreprener da Sant-Hern** : Il me dit mon nom et moi je ne savais pas qui il était, c'était le père de l'entrepreneur de Saint-Hernin *(Speied)* ; **Pa oa digoueet dougéres oa deut da joñj dèi, pa na bet hi c'hoar vihen ahe 'n (hi)ni 'h on 'lared dit é Louise hi hano** : Lorsqu'elle fût enceinte, elle pensa, lorsqu'elle eût sa petite sœur là dont je te dis qu'elle s'appelle Louise *(Skrigneg)* ; **Hemañ neuhe oa un' deus Brennilis hag a vije gwraet Mathieu anèoñ, Mathieu oa e hano** : C'était donc un de Brennilis qu'on appelait Mathieu, son nom était Mathieu *(An Uhelgoat)* ; **Boñ heñ vo gwraet un hano deusoutoñ mod-se lec'h lar i hano mad** : Bon ben on va m'appeler comme ça au lieu de dire son nom correct ! *(Skrigneg)*

➢ **Barrennañ hanoiou** : Effectuer un panachage ; **Ma'hat (v)o barrennet hanoiou** : Il y aura probablement du panachage *(Poullaouen)*

- ➢ **Hano-park** (pl. **hanoiou-parkou**) : Nom de champ ; **Amañ ba Botcol oa kalz a hanoiou-parkou, beb-sort** : Ici à Botcol il y avait beaucoup de noms de champs, toute sorte *(Sant-Nigouden)*
- ➢ **Kavoud hano ba** : Trouver à redire sur ; **Hou(zh) gev hano ba partoud !** : Elle trouve à redire partout ! *(Laz)* ; **Heñ gev hano ba kement tra zo toud !** : Il trouve à redire sur tout ! *(Laz)* ; **Heñ gev hano ba tou'n traou, heñ gev hano ba'r pezh ron, ron nitra vad (e-)bed 'vidoñ** : Celui-là trouve à redire sur tout, il trouve à redire sur ce que je fais, je ne fais rien de bien pour lui *(Laz)*
- ➢ **Lakad *hano* an heñi bihen** : Appeler le petit + *nom* ; **Pe-sort hano 'o laket ? – Oh beñ ! 'O kemed lakad 'nèi Georgette !** : Quel nom lui donnera-t-on ? – Oh ben ! On aura qu'à l'appeler Georgette ! *(Skrigneg)* ; **Merc'h ma breur neus bet ur paotr bihen ar bla passeet ahe, pemp ha tregont la hag é lakeet Lucien an heñi bihen** : La fille de mon frère a eu un petit garçon l'an dernier, à trente-cinq ans, ils ont appelé le petit Lucien *(Plouïe)* ; **Ar sekreter-mêri, pa na goullet digantoñ pe-hano vije lakeet nagn sellet an eil deuh egile** : Le secrétaire de mairie, lorsqu'il demanda comment elle s'appelait, ils se regardèrent l'un l'autre *(Skrigneg)*
- ➢ **Ober un hano da *udb.*** : Donner un nom à *qqchose* ; **N'ouzon ket pe-hano oa gwraet da hezh** : Je ne sais pas quel nom on lui donnait *(Plouïe)*
- ➢ **Pe-sort hano ?** : Quel nom ? ; **Pe-sort hano heus laret ahe ?!** : Quel nom as-tu dit là ?! *(Skrigneg)* ; **Pe-sort hano oa ar park-se deja ?** : Quel nom avait ce champ déjà ? *(Plouïe)* ; **Pe-sort hano é da vamm-gozh ?** : Comment s'appelle ta grand-mère ? *(Plouïe)* ; **Pe-sort hano vïe gwraet deuhoute ?** : Comment est-ce qu'on les appelait ? *(Plonee)* ; **Pe-seurt hano vé gwraet deusoute dija ? Meus ket joñj kén** : Quel nom on leur donne déjà ? Je ne me rappelle plus *(Brennilis)* ; **Pe-sort ano oa ar c'hont ? Ma ! Me meus bet gouïet hi ano gast !** : Quel nom le comte avait-il ? Eh bien ! Putain ! J'ai eu su son nom *(Brennilis)* ; **Pe-sort hano 'o laket ? – Oh beñ ! 'O kemed lakad 'nèi Georgette !** : Quel nom lui donnera-t-on ? – Oh ben ! On aura qu'à l'appeler Georgette ! *(Skrigneg)* ; **Pe-sort hano oa-ñw ? N'é ket Chañ oa-ñw 'e ? Meus ket choñj** : Quel nom avait-il ? Ce n'était Jean ? Je ne me rappelle pas *(Plonee)* ; **Med goud(e)-se e-se ! Hije ket joñj kin pe-sort hano nije, vije ket joñj (ne)med deuh ur leshano !** : Mais ensuite donc ! Tu ne te souvenais pas quel nom il avait, on ne se rappelait que d'un surnom ! *(Skrigneg)*
- ➢ **Pezh-ano ?** : Quel nom ? : **Re war-dro amañ v(o)a bet eñvañtet ga'n... Pezh-ano ?** : Celle des alentours ici furent inventées par... Quel nom ? *(Pleiben)*

**ANO-KÊR / HANO-KÊR** ['(h)ɑ̃:no-kè:r] : n.m. (pl. **(h)anoiou-kêr** [(h)ɑ̃'noju-kè:r]) ; Toponyme / Adresse (lieu)

- ◆ Adresse (lieu) ; **Meus ket joñj deus an hano-kêr** : Je ne rappelle plus de l'adresse *(Plouïe)*
- ◆ Toponyme ; **Hano-kêr : Roc'h Wenn** : Toponyme : Roc'h Wenn *(Lannedern)*

**ANOUDEGEZH** [ɑ̃nu'dɛ:gəz-s] : [***aznaoudeguez*** 1499 ; ***a(z)naoudeguez*** 1659] n.f. ; (Re)connaissance / Conscience

✗ *cf.* : ***divadoriñ, divorfilañ***

◆ Connaissance(s) ; **Un dèn ha neus kalz anoudegezh** : Une personne qui a beaucoup de connaissances *(Plouïe)* ; **Neubeud anoudegezh da werzhañ** : Peu de connaissance à revendre *(Poullaouen)* ; **Ya ! Med tamm anoudegezh (e-)bed ba'r jeu-s(e) !** : Oui ! Mais aucune connaissance dans cette affaire-là ! *(Skrigneg)* ; **Un dèn alïes tà mïoc'h anoudegezh daoñ dre ma tà war an oad** : Souvent un homme lui vient plus de connaissance à mesure qu'il avance en âge *(Kergloff)* ; **Neuhe 'h arete ket, pugur a ouïe oa red dèi derc'hen treiñ ! Sell na anoudegezh ar gaseg 'è** : Alors elle ne s'arrêtait pas, puisqu'elle savait qu'il fallait qu'elle continue à tourner ! La jument avait donc aussi des connaissances *(Skrigneg)*

- ➢ **Kaoud anoudegezh da** : Avoir l'idée de ; **Ma ket anoudegezh d'o(be)r an dra-he** : Je n'avais pas l'idée de faire ça *(Plouïe)* ; **Hezh so ur paotr digourdi ! Kar ma vije bet ur ginoweg, na ket bet anoudegezh d'o(be)r an dra-he !** : C'est un garçon dégourdi ! Car c'eût été un imbécile qu'il n'aurait pas eu l'idée de faire ça ! *(Skrigneg)* ; **Du-mañ vije lesket an teil toull-'n-noñr ! Mamp ket anoudegezh, am(añ), da gass anaoñ un tamm pelloc'h** : Chez moi on laissait le fumier au pas de la porte ! Nous n'avions pas l'idée, ici, de l'envoyer un peu plus loin *(Skrigneg)*
- ➢ **Koll anoudegezh** : Perdre connaissance ; **Kollet ma anoudegezh net-ha-pizh** : J'avais totalement perdu connaissance *(Poullaouen)*

**ANOUED** [ɑ̃'nu:(ə)d-t] : [***anoet*** 1464 ; ***anuoet*** 1499] n.m. ; (sensation de) Froid

✗ *syn.* : ***kridïenn, powrente, riw*** ; & *cf.* : ***kruk***

**Anou'd meus** : J'ai froid *(Kergrist)* ; **Bet meus anoued pa meus tap ur *rhume*** : J'ai eu froid vu que j'ai attrapé un rhume *(Skrigneg)* ; **Ya ! Ar musellou, skalfe(d) oa 'ziga'n anoued ha'n traou !** : Oui ! Les lèvres, c'étaient gercées par le froid et tout ! *(Lokarn)* ; **Me(d) pé 'h eeh ba'r prad dïerc'hen deus ar mintin, pé 'h eeh ba'n dour pis(e) anoued, me(d) an dra-s(e) 'h ee kuit ba dow-tri mun(u)t heñ !** : Mais lorsque vous alliez dans la prairie nu-pieds le matin, vous aviez froid lorsque vous alliez dans l'eau, mais ça partait en deux ou trois minutes hein ! *(Kareis)*

- ➢ **Tapañ anoued** : Prendre froid ; **Me meus tapet anoued ahe é plantañ hezh** : J'ai pris froid là en l'enterrant *(Poullaouen)*

**AÑREJISTRIÑ** [ɑ̃rə'ʒistri] : [***arejistrañ*** 1992] vb. ; Enregistrer

**Piw din-me neus añrejistret an heñi-ell** : Qui déjà a enregistrée l'autre *(Lokarn)* ; **Ah, med añrejistr(et) peus an dra-(ho)nt ?!** : Ah, mais tu as enregistré ça ?! *(Speied)* ; **Plac'hig powr, ma peus añrejistr(et) tou'n dra-he...** : Ma pauvre petite, si tu as enregistré tout ça... *(Kleden)* ; **Ha oa rôet ur gassetenn dèi d'añrejistriñ hanoiou ar lapoussed toud** : Et on lui donna une cassette pour enregistrer les noms de tous les oiseaux *(Skrigneg)*

**AÑSERKLAÑ** [ɑ̃'sɛrklə] : vb. ; Encercler

**Ah ya, me(d) un neub(eu)d oa digouêt un eur war-lerc'h 'benn oa añserklet bourc'h Kleden toud** : Ah oui, mais quelques-uns arrivèrent une heure après avant que le bourg de Cléden ne fut tout entier encerclé *(Kleden)*

**AÑSE** [ɑ̃'se] : [***añse*** 2005] interj. ; Donc / Par conséquent / Enfin !

✗ *syn.* : ***neuse, setu, e-se, eta, hag-e-se***

**Med ma'hat n'eus ket bet yir dalc'h-mad, añse ar re-he oa dow** : Mais il n'y a probablement pas toujours eu des poules, ils étaient par conséquent deux *(Ponvel)* ; **Ha me ra traou-ell ba ma zi da ho(r)tos ! Añse ma c'haf(e)tierenn rañw neuhe ha rañw 'ta traou-ell !** : Et je fais d'autres choses dans ma maison en attendant ! Je fais alors par conséquent ma cafetière et je fais d'autres choses ! *(Plourac'h)*

**AÑSIAN** ['ɑ̃sjɑ̃n] : [***ancien*** 1499] ad. & n.m. (pl. **-ed** [ɑ̃'sjɑ̃:nəd-t]) ; Ancien

✗ *syn.* : ***kozh***

**Surtoud an añsianed : pemp pe c'hwec'h oa deus ar re nagn ket gwraet ar bresel** : Surtout les anciens : cinq ou six qui étaient de ceux qui n'avaient pas fait la guerre *(Kleden)*

**AÑSILAJ** [ɑ̃silaʒ] : n.m. ; Ensilage

✗ *cf.* : ***gwaskañ ar bern***

**Ni oa seizh assames 'h o(be)r añsilaj** : Nous étions sept ensemble à faire l'ensilage *(Kergloff)*

**ANT** [ɑ̃:n(-t)] : [vx. br. ***nant*** *vallée* ; ***ant*** 1499] n.m. (pl. **añchou** ['ɑ̃(j)ʃu]) ; (creux du) Sillon

✗ *syn.* : ***erw*** ; & *cf.* : ***beskell, beskodenn, boem***

**Lein an ant** : Le sommet du sillon *(An Uhelgoat)* ; **Añchou-pato** : Des sillons à patates *(Poullaouen)* ; **Ale tüiss ba'n ant** : Allez à gauche dans le sillon *(Kleden)* ; **Chechañ teil ba'n ant** : Tirer le fumier dans le creux du sillon *(Plouïe)* ; **Ren ga'r gidou petram ar chô yee ba'n ant** : Conduire avec les guides ou-bien le cheval allait dans le sillon *(Plonee)* ; **Eh beñ toud an dra-s(e) 'h a ba'n ant ha vé chechet ar c'herseg da jecho war'nèi ha vé trôe(t) (a)n douar** : Eh ben tout ça va dans le creux du sillon et on tire les chevaux pour tirer sur elle et on laboure la terre *(Kleden)* ; **Ha (a-)benn digoueet ba penn-ell deus an ant neu'n, neuhe é daw doc'h mond war ho kis hañ !** : Et donc avant d'arriver à l'autre bout du sillon il te faut donc revenir sur tes pas hein ! *(Kleden)* ; **N'é ket kin 'vel pé vije gwraet añchou ba'r lïorzh pe ba ur park tost d'ar gêr** : Ce n'est plus comme quand on faisait des sillons dans le courtil ou dans un champ près de la maison *(An Uhelgoat)* ; **Mi lak ma chalotes war an erw blam dê da vi sec'h kuit da vreinañ, 'kichenn hi lak 'nê ba'n ant** : Moi, je mets mes échalotes sur le haut du sillon afin qu'elles soient sèches et ne pourrissent pas, alors qu'elle les met dans le creux *(Poullaouen)*

➢ **Arabad hadañ kichenn an ant** : Il ne faut pas semer à côté du creux du sillon (fig. L'acte sexuel n'est que pour la procréation) *(Plouïe)*

**ANTETIÑ** [ɑ̃n'teti] : vb. ; (s') Entêter

✗ *cf.* : ***ampenniñ***

➢ **Be antetet ga** : S'entêter (dans / en) ; **Oa ket arc'hant da zond, ar pezh vise gwraet yee toud ! Hag a mé gwas, ma vise ur gwenneg *supplément* oa antetet ga'r Bours dija !** : Il n'y avait pas d'argent pour venir, tout ce qu'on se faisait partait ! Et mon mari, s'il avait un sou en supplément, il s'entêtait déjà en Bourse ! *(Ar C'hastell-Ne)*

**ANTIER** ['ɑ̃ntjɛr] : [***antier*** 1519] ad. ; Non-castré

✗ *m. comp.* : ***marc'h-antier***

**ANTIRIN** [ɑ̃n'ti:rin] : [***anterin*** 1530] n.m. & ad. ; Personne courageuse (intègre) / Courageux (-se)

✗ *syn.* : ***ampl, bloc'h, kourajus, mat***

**Hezh zo ur poañgner, un antirin** : Il est rude à la tâche, un gars courageux *(Skrigneg)* ; **Me oar lar heñw n'é ket gwal antirin** : Je sais qu'il n'est pas très courageux *(Skrigneg)*

**ANTRE** ['ɑ̃ntre] : [***antre*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [ɑ̃n'treu]) ; Entrée

✗ *syn.* : ***toull-***

**Sete oa ba'h an antre ene, ma haotr-kaezh-mañ !** : Elle était donc dans l'entrée, mon pauvre garçon ! *(Skrigneg)* ; **Ur paotr yowank zo ahe 'pêo an antre demp, sete ar mod-se hallamp dond** : Il y a un jeune garçon là pour nous payer l'entrée, nous pouvons ainsi venir *(Skrigneg)* ; **Med ! Ase oa ur wazh da dapañ dour deus ar stêr vras, deus ar rinier, *c'est-à-dire* deus antre ar prajou d'irigiñ ar prad ha vé gwraet un tantad barzh** : Mais ! Il y avait là un ruisseau pour amener l'eau de la grande rivière, du fleuve, c'est-à-dire de l'entrée des prés pour irriguer le pré et on y fait une flambée à l'intérieur *(Ponvel)*

**ANTREAL** [ɑ̃n'tre:əl] : [***antren*** 1499] vb. ; Entrer / Pénétrer / Rentrer

✗ *syn.* : ***dond barzh, mond barzh, rantren***

◆ Entrer ; **Med (e)n-ur antreal war ar leur ahe hi-se da-houde** : Mais en entrant sur l'air comme ça ensuite *(Plouïe)* ; **Un tamm hesk vïe laket war-horr(e) d'ampech ar glô da antreal ba'r loch** : On mettait un peu de laîche par-dessus pour empêcher la pluie d'entrer dans la hutte *(An Uhelgoat)*

◆ Pénétrer ; **Ya, an trokar oa 'vel un hinkin-houarn hag ur boentenn barzh, set(e) ar boentenn antree d'o(be)r un toull** : Oui, le trocart était comme un entonnoir contenant une pointe, la pointe pénétrait donc pour faire un trou *(Skrigneg)* ; **Pa vijen à passaad da vad mo(d)-se vije lakeet ur servïed net ha laket ar larjênn ba-kreis ar servïed d'ablame d'an druani d'antreal, pa vije tommet din** : Lorsque je toussais pour de bon comme ça, on mettait une serviette propre et on mettait le chiffon graisseux au centre de la serviette afin que le graisse pénètre, vu que ça m'était chauffé *(Skrigneg)*

**ANTRENIÑ** [ãn'treːnə] : vb. ; Entraîner

**Antreniñ ar soudarded** : Entraîner les soldats *(Skrigneg)*

**ANTREPRENER** [ãntrə'preːnər] : [***antreprener*** 1732] n.m. (pl. **-ien** [ãntrəpre'nɛrjən]) ; Entrepreneur

✗ *cf.* : ***paotr-bapeur***

**An antreprener** : L'entrepreneur *(Berrien)* ; **Un antreprener da zond da droc'h ar mais ha da zigass kirri ha toud** : Un entrepreneur pour venir couper le maïs et apporter des charrettes et tout *(Kergloff)* ; **Heñw lar ma hano din ha me ouïen ket piw oa-heñw (aha)naon ha heñw oa-heñw tad an antreprener da Sant-Hern** : Il me dit mon nom et moi je ne savais pas qui il était, c'était le père de l'entrepreneur de Saint-Hernin *(Speied)*

**ANTREPRIS** [ãntrəpriz] : n.f. (pl. **-ou** [ãntrə'priːʒu] **antreprijou** [ãntrə'priːʒu]) ; Entreprise

**Ba an antrepris oamp tri vreur ha ma zad** : Dans l'entreprise nous étions trois frères ainsi que mon père *(Kalaner)* ; **An dra-he zo toud : Un antrepris rà labour d'ur mil-bern tud !** : C'est un tout : Une entreprise donne du travail à quantité de gens ! *(Lannedern)* ; **Gwerzh(añ) ree d'ar re ar vro amañ war-lec'h oa echou, goude oa echou an antrepris ahe** : Il vendait à ceux du coin ici après que ce fut fini, après que l'entreprise là fut finie ! *(Brennilis)* ; **Oa ket lec'h-all (ne)med un' ba'h ar bourk amañ hi-mañ hag a'h ee d'o(be)r antrepris !** : Il n'y en avait pas ailleurs si ce n'est un au bourg ici-même qui partaient faire de l'entreprise ! *(Skrigneg)* ; **Ha oamp, oaron ket kàer 'n oll, d'ar c'houlz-se oa ma'hat tremen dow-c'hant ouvrïer ba'n antrepris** : Et nous étions, je ne sais pas vraiment en tout, à cette époque il y avait probablement plus de deux cents ouvriers dans l'entreprise *(Lokarn)* ; **'H o(be)r ur voutik neus bet rôet labour d'ar re-all : D'an antreprisou ha d'ar vañsonerien ! Ha d'an elektrissianed !** : Faire une exploitation a donné du travail aux autres : Aux entreprises et aux maçons ! Et aux électriciens ! *(Lannedern)* ; **Eizhte goude oa kuitêt ar chantier ha oan deu(t) war ma gis da labourad ba an antrepris ha ma ket kuitêt (a)nèi goude** : Une huitaine plus tard on quittait le chantier et je revenais sur mes pas pour travailler dans l'entreprise, ensuite je ne l'avais pas quitté *(Kalaner)*

**ANTRETEN / AÑTRETEN** [ãntre'teːn] [ã(n)tre'tejn] : [***entreteniff*** 1623] vb. ; Entretenir

✗ *cf.* : ***kempenn***

**N'eint ket añtretenet** [ãtre'tejn] **'nê-gn 'ta !** : Ils ne sont pas entretenus, tiens ! *(Sant-Wazheg)* ; **Oh ! Ar c'heseg, ba'r feurmou prop, vïe antretenet mad heñ ! Kerc'h ha voenn !** : Oh ! Les chevaux, dans les fermes convenables, étaient bien entretenus hein ! De l'avoine et du foin ! *(Poullaouen)* ; **D(a) lak an ouvrïerien d'antreten** [ãntre'tejn] **an heñchou ! Me(d) ar re-he é daw pêo 'nê !** : Que les ouvriers entretiennent les routes ! Mais il faut les payer ! *(Lannedern)*

**AÑVANTAÑ** [ã'vãntə] : vb. ; Inventer (cf. **eñvantañ**)

**ANVES** [ãnvə(z-s)] : n.f. ; Enclume (cf. **anne**)

**AÑVES** [ãːvəz-s] : ad. ; Avancé (-e) / Très avant (cf. **avañs**)

**ANVIÑ / HANVIÑ / HAÑIO** ['hãnvi] ['hãːjo] : [***henuell*** 1499 ; ***hanüein*** 1723 ; ***hanva hanvel, henvel*** 1850] vb. (p.p. **-et** ['hãnvəd-t] ['hãːvəd-t] ['hãːjəd-t]) ; Nommer

✗ *cf.* : ***lared d'udb. udb.***

**Hanvet (a)nê din** : Nommez-les-moi ? *(An Uhelgoat)* ; **Ha oa hañiet « ar vran du »** : Et on l'appelait « le corbeau noir » *(Kergrist)* ; **Gad un alar vihen hanvet an alar-goat** : Avec une petite charrue, appelée l'araire *(An Uhelgoat)* ; **Tad-kàer ma merc'h ahe, heñ vije dalc'h-mad 'c'hoarzhin ! Ha oa hanvet *Sourire*** : Le beau-père de ma fille là, il était toujours en train de sourire ! Il fut appelé Sourire *(Skrigneg)* ; **Houm(añ) oa ur plac'h kozh hag a'h ee partoud da gement voar ha kement machin ha pugur a vije gwel(e)t partoud, sell oa hanvet « Mariann a bartoud »** : C'était une vieille femme qui allait partout à quelque foire que ce soit et puisqu'on la voyait partout, elle était donc appelée : « Marianne de partout » *(Skrigneg)*

**AÑWN** (**meus añwn**) : (cf. **owen**)

**ANZAW / AMZAW** ['ãnzaw] ['ãmzaw] : [***anzaou*** 1659] vb. (p.p. **a(n/m)zavet** [ã(n/m)'zɑːvəd-t]) ; Avouer

**Neuhe oa aet jañdarmed Uhelgoat da giriusañ paotr Ar Vouilhe hag a na anzavet** : Alors les gendarmes d'Huelgoat allèrent demander des renseignements au gars de La Feuillée et il avoua *(An Uhelgoat)*

➢ **Anzaw e dorfed** : Avouer son méfait ; **Daw oa daoñ amzaw e dorfed** : Il fallait qu'il avoue son méfait *(Skrigneg)*

**AOGIÑ** [oːgə] : [***aüguein*** 1723] vb. ; Rouir

**Aoget é ar c'hanab** : Le chanvre est rouit *(Laz)*

**AOS** [o:z-s] [awz-s] : [***os*** XVIII[e]] n.f. ; Apprêt

✗ *m. comp.* : ***war-aos***

**AOSAÑ / AOSOU / AOSSAÑ** ['(h)o:z(ə)] ['o:zu] ['osə] : [***ausaff*** 1499 ; ***ausa*** 1659] vb. ; Arranger / Faire (lit) / Préparer

✗ *syn.* : ***kempenn, renkañ***

◆ Faire (lit) ; **'H aos ho kwel(e)** : Faire ton lit *(Laz)* ; **Aoset peus ho kwele ?** : Tu as fait ton lit *(Kergrist)* ; **Amañ n'é ket aosset ar gweliou !** : Ici les lits ne sont pas faits ! *(Plouïe)*

◆ Préparer ; **'H aos ar pred** : Préparer le repas *(Laz)* ; **Bleñchou, skilhou, ar re-s(e) vïe faoutet 'vi(d) 'h aos krampouzh...** : Des brindilles, des éclisses, on les fendait pour préparer des crêpes... *(Laz)*

**APERITIF** [aperitif] : n.m. (pl. **-ou** [aperi'tifu]) ; Apéritif

**Ha vez gwraet neuhe un aperitif** : Et on fait alors un apéritif *(Skrigneg)*

**A-PEU-PRÈ** [apə'prè] : [***apeupre*** 1976] ad. ; À peu près / Approximativement

✗ *syn.* : ***e-tro***

◆ À peu près ; **Bon ! Pe-naos 'ma kont ? – Oh ! A-peu-prè mad !** : Bon ! Comme c'est ? – Oh ! À-peu-près bien ! *(Skrigneg)* ; **Ba-blassou-all e vije a-peu-prè ar gont med neubeud** : Ailleurs il y avait à peu près le compte mais peu *(Plouïe)* ; **A-peu-prè ken ginoweg (e)veldin-me oa** : À peu près aussi naïf que moi *(An Uhelgoat)* ; **Goud(e) 'h een a-peu-prè prop pugur oan chomet ba'r yêr, med bet meus poan** : Après j'allais à peu près bien puisque je restais à la maison, mais j'ai eu du mal *(Kallag)* ; **Vis(e) stage(t) an dow damm koat ar mo(d)-s(e), ar re-s(e) ree a-peu-prè 'hed ga'n daol ah(e)** : On attachait deux bout de bois comme ça, ils faisaient à-peu-près la largeur de la table là *(Karais)* ; **Un toull memes-mod (e)vel vé war ar batimañchou ahe, d'un dèn a-peu-prè da ziskenn barzh** : Un trou comme il y en a sur les grands bateaux là, une personne à-peu-près pouvant y descendre *(Plonee)*

◆ Approximativement ; **(A-)benn neuhe oa unneg eur peu-prè** : Pour alors il était approximativement onze heures *(Landelo)* ; **Med d'ar mare-se, me c'hoarïe a-peu-prè** : Mais à cette époque, je jouais approximativement *(Skrigneg)* ; **Matrehe un eur bemde a-peu-prè da zisken lenn ar musik** : Peut-être approximativement une heure quotidiennement à apprendre à lire la musique *(Skrigneg)*

**APLIKANT** [a'plikən] : [***aplikant*** 1992, n. famille ***Aplicant*** 1588] n.m. (pl. **-ed** [apli'kɑ̃:nəd-t]) ; Filou / Futé / Malin / Prétentieux

✗ *syn.* : ***fin, koumoutenn***

◆ Filou ; **Oh ! Hemañ zo un aplikant !** : Oh ! c'est un filou ! *(Plouïe)*

◆ Prétentieux ; **Un aplikant zo un' ha' gev dèoñ la é-heñw dreist ar re-all un tammig, memes lubaner Kreis-Breizh ahe un tammig, un aplikant mo(d)-se** : Un « aplikant » c'est quelqu'un qui pense qu'il est au-dessus des autres un petit peu, même le « lubaner » du « Kreis-Breizh » là un petit peu, un prétentieux comme ça *(Laz)*

**APOTEIS** [apo'tɛjz-s] : [***appenteice*** 1464 ; ***apoteiz*** 1732] n.f. ; Angle (d'une maison) / Aile (d'une maison)

**Ba Kervran oa un ti bras, hezh so bet koueet 'n e boull 'nèoñ, me(d) ah(e) oa un apoteis** : À Kervran, il y avait une grande maison, elle s'est écroulée, mais il y avait une aile *(Laz)*

**APOTIKEREZH** [apoti'kɛ:rəz-s] : [***apotiquaerez*** 1499] n.f. ; Pharmacie

✗ *syn.* : ***farmassi***

**An dra-he vije gwerzhet ba an apotikerezh** : On vendait ça en pharmacie *(Skrigneg)*

**APRANTI** [a'prɑ̃nti] : [***apranti*** 1906] n.m. (pl. **aprantïed** [aprɑ̃n'tijəd-t]) ; Apprenti

✗ *syn. :* ***mouss***

**Hag ar bikerien-vein, ni vije leun an hent ga an aprantïed pikerien-vein** : Et les tailleurs de pierre, nous avions la route remplie par des apprentis tailleurs de pierre *(Skrigneg)*

**APROUIÑ** [a'pru:-i] : [***approff*** XVI[e] ; ***approuff, aprovv*** 1659 ; ***aproüi*** 1732] vb. ; Approuver

**N'aproue ket (a)ha(n)on** : Il ne m'approuvait pas *(Poullaouen)*

**ARABAD** [(a)'rɑ:bad-t] : [vx. br. ***arap*** ; ***arabat*** XVI[e]] ad. ; Il ne faut pas / Il est interdit de

✗ *cf.* : ***difenn, faot ket***

◆ Il est interdit de ; **'Rabad eo dec'h ober van** : Il vous est interdit de faire cas *(Ar Fouillez)*

◆ Il ne faut pas ; **'Rabad hadañ kichenn an ant** : Il ne faut pas semer à côté du creux du sillon (fig. L'acte sexuel n'est que pour la procréation) *(Plouïe)* ; **N'é ket deñjerus, med 'rabad é abusiñ** : Ce n'est pas dangereux, mais il ne faut pas (en) abuser *(Berrien)* ; **'Rabad dit hadober kemend-ell !** : Ne refais pas pareille chose ! *(Kergrist)* ; **'Benn (e)ma an Añjelus 'son(añ), arabad skub(añ) an ti, du-mañ vije lar(et) mo(d)-se** : Quand l'Angélus sonne, il ne faut pas balayer la maison, chez nous on disait ainsi *(Ar C'hloast-Pleiben)*

**ARAD** ['ɑ:rəd-t] : [***arat*** 1499] vb. ; Labourer

✗ *syn.* : ***troiñ-douar***

**Aret a-hed, aret a-dreus** : Labourez en long, labourez en travers *(Poullaouen)*

**A-RAMP** [(ə)'rɑ̃mp] : [***a-ramp*** 1926] ad. ; À califourchon

**Risklet ar skeul ha koueet 'ramp war ar c'hleuñ** : L'échelle a glissé et tombé à califourchon sur le talus *(An Uhelgoat)*

**A-RAOG / BA-RAOG** [(ba)'ro:g-k] [(ba)'rɔ̀:g-k] : [***arauc*** 1499] ad. & prép. ; Avant / Jusqu'à présent / Précédemment

✗ *syn.* : ***a-benn, ahann, kent*** ; & *cf.* : ***a-benn-bremañ, dïaraog, dïa-raog, di-raog, raog***

➢ **A-raosson / A-raokon** [(a)'rɔsɔn] [(a)'rɔkɔn] : Avant moi / Me précédant ; **Ma zud oa amañ ha ma zud-kozh araokon oa amañ** : Mes parents étaient ici et mes grands-parents avant moi étaient ici *(Skrigneg)*

➢ **A-raossout / A-raokout** [(a)'rɔsut] [(a)'rɔkut] : Avant toi / Te précédant

➢ **A-raossoñ / A-raokoñ** [(a)'rɔsɔ̃] [(a)'rɔkɔ̃] : Avant lui / Le précédant

➢ **A-raossi / A-raoki** [(a)'rɔsi] [(a)'rɔki] : Avant elle / La précédant

➢ **A-raossemp / A-raokemp** [(a)'rɔsəmp] [(a)'rɔkəmp] : Avant nous / Nous précédant

➢ **A-raossoc'h / A-raokoc'h** [(a)'rɔsɔh] [(a)'rɔkɔh] : Avant vous / Vous précédant ; **Entremont na deja raokoc'h !** : Entremont avait déjà avant vous ! *(Plourac'h)*

➢ **A-raossè / A-raokè** [(a)'rɔsɛ] [(a)'rɔkɛ] : Avant eux (elles) / Les précédant ; **Ya, kajimant vije owen a-raoke** : Oui, on avait quasiment peur d'eux *(Skrigneg)* ; **Hag ar saout vise laket ur mell koat 'raosse** : Et les vaches avaient une énorme pièce de bois devant elles *(Brennilis)* ; **Toud (e)n-om akorde gan ar re neugn gwelet dañsal a-raokè** : Tout le monde s'accordait sur ceux qu'ils ont vu danser avant eux *(Plourac'h)* ; **'H eegn barzh o c'horn pelloc'h, goude vé den e-bed araokè ! Ha mim vije war-lerc'h** : Elles allaient dans leur coin plus loin, bien qu'il n'y avait personne devant elles ! Nous étions derrière *(Sant-Nigouden)* ; **Hag an dra-he zo kozh ! Pugur ma zud, na ar re oa en a-raosse, nagn ket anveet an dra-he !** : Et ça c'est vieux, puisque ni mon père, ni ceux qui l'ont précédé, n'ont connu ça ! *(Lannedern)*

◆ Avant ; **Lod a-wechou teue 'raog** : Parfois certains venaient avant *(Plouïe)* ; **'Raog a teufe ar glô** : Avant qu'il ne pleuve *(Plouïe)* ; **'Raog kreis-te** : Ce matin / Avant-midi *(Plouïe)* ; **'Raog oa sakrist e-bed** : Avant il n'y avait aucun sacristain *(Lokmarïa)* ; **É lopeta gad e dreid 'raog** : Tapotant de ses pattes avant *(Poullaouen)* ; **Med a-raog vïent ket gwal vounnus** : Mais avant ils n'étaient pas très rapides *(Plonee)* ; **Daw é kaoud bugwal' a-raog !** : Il faut avoir des enfants avant ! *(Plouïe)* ; **Ar re-he oa ar loned ha vïe gwerzhet a-raog** : C'étaient les bêtes que l'on vendait avant *(Sant-Wazheg)* ; **Na ket gouïet mann e-bed 'raog !** : Il n'avait rien su avant ! *(Plourac'h)* ; **Ha vïe daw dèoñ partïal 'raog vïe deut an nos** : Et il lui fallait partir avant la tombée de la nuit *(An Uhelgoat)* ; **Da gentañ neuhe 'raog 'h een d'ar park** : Au départ donc avant que j'aille au champ *(Plouïe)* ; **Hast buan 'ta ! A-raog teuy an otro amañ hi-mañ !** : Dépêche-toi donc ! Avant que le monsieur n'arrive ! *(Skrigneg)* ; **Nag *entrée* na sort e-bed ! Nag a-raog na goude !** : Ni entrée, ni rien d'autre ! Ni avant, ni après ! *(Skrigneg)* ; **Ya, un tamm benneg a-raog, pugur me meus choñj...** : Oui, un peu avant, puisque je me rappelle... *(Skrigneg)* ; **Te peus klêt müoc'h ganemp vi(d) a-raog** ['rɔ̀:g-k] **?** : Tu as plus entendu avec nous qu'avant ? *(Ponvel)* ; **Kalz plantennou-ell zo bet c'hoazh a-raog ha vegn ket gwel(e)t kin !** : Il y a eu avant encore beaucoup d'autres plantes que l'on ne voit plus ! *(Sant-Nigouden)* ; **A-raog d(a) zigoueo ba'r c'hroashent, hezh zo skrivet war un tamm plak ene : Kermoine** : Avant d'arriver dans le carrefour, il y est écrit sur une petite plaque : Kermoine *(Karais)* ; **Ba-raog pé oa tud walc'h ba'r fermachou 'vïe goull un' d'un ti-hezh ha un' d'un ti-all da joukour alañ ar veuc'h** : Avant lorsqu'il y avait assez de monde dans les fermes, on demandait une personne chez l'un et chez l'autre pour aider à vêler la vache *(Speied)*

◆ Jusqu'à présent ; **Oa ket bet é weled e filhor a-raog c'hoazh** : Il n'était pas encore venu voir son filleul jusqu'à présent *(Berrien)*

◆ Précédemment ; **Laret ma a-raog oa-hi ur plac'h onest** : J'avais dit précédemment qu'elle était une femme honnête *(Landelo)* ; **Re oa raog ne oaint ket bet (ne)med tri pe be(va)r bla barzh 'è** : Ceux qui étaient précédemment n'y furent que seulement trois ou quatre ans aussi *(Poullaouen)*

➢ **An nos a-raog** : La veille au soir ; **Klêt na lapouss-an-Ankou skrijal an nos a-raog** : Elle avait entendu l'effraie hululer la veille au soir (présage de mort) *(Poullaouen)*

➢ **A-raog ar c'huz-heol** : Le soir (avant le coucher du soleil) *(Pleiben)*

➢ **Kaoud owen (a-raog / deus)** : Avoir peur de ; **Me meus ow'n raog ar gurun** : Moi j'ai peur du tonnerre *(Lannedern)* ; **Me meus ket bet owen deuh ar c'heseg** : Je n'ai pas eu peur des chevaux *(Plouïe)* ; **Ha peut owen raog ar jañdarmed matresse ?** : Et vous avez peut-être peur des gendarmes ? *(Skrigneg)* ; **Oh, me(d) ar reñ-h(e) 'n-om ga(v)e da veañ digourdi, dijent ket owen 'raog** ['ro:g] **ar reñ-he !** : Oh, mais elles devenaient dégourdies, elles n'avaient pas peur de ceux-là ! *(Skrigneg)*

➢ **Kass *udb.* a-raog** : Avancer *qqchose* ; **Kass ar c'harr a-raog** : Avancer la charrette *(Poullaouen)* ; **Ha go(u)de vise kass(et) a-raog** : Et après on l'avançait *(Speied)*

➢ **Mond a-raog** : [***monet arauc*** 1499] Devancer / Avancer ; **Beñ ar vamm-gozh ha me 'h a d'hond a-raog** : Bon, la grand-mère et moi allons devancer *(Plouïe)* ; **An de war-lerc'h pé na staget 'naoñ oa chomet war-lerc'h oa, n'ee ket war-raog, n'ee na raog na dreñw !** : Le lendemain lorsqu'il l'avait attachée, elle resta derrière, elle n'avançait pas, elle n'avançait ni ne reculait ! *(Poullaouen)*

➢ **Mond a-raog e dro** : Partir prématurément ; **Heñw oa ket parfed a-walc'h, aet é 'raog e dro** : Il n'était pas d'assez bonne constitution, il est parti prématurément *(Skrigneg)*

**ARAR / AR / ALAR** [ɑ:r] ['ɑ:ra(r)] ['ɑ:lər] : [gaul. ***aratron*** ; vx. br. ***ara(ter)*** ; ***arazr*** 1464 ; ***arar*** 1659] n.m. (pl. **erer** ['e:rɛr]) ; Charrue

**Kass an arar** : Conduire la charrue *(Ar C'hastell-Ne)* ; **An ar vras** : La grande charrue *(Poullaouen)* ; **Ar braban hag an arar** : Le brabant et l'araire *(Skrigneg)* ; **Ha (e)ma prest ar jeu, an ar zo prest** : Et c'est prêt, la charrue est prête *(Kleden)* ; **Ya, hezh vise staget deuh an alar** : Oui on l'attachait à la charrue *(Plonee)* ; **An ar (a)n-(hi)ni oa diwskou(a)rn** : La charrue est celle qui avait le versoir *(Berrien)* ; **Un ar hag ah a pemp boem ganti** : Une charrue qui prend cinq sillons *(Poullaouen)* ; **Parañ ar goutell deus an ar** : Fixer le coutre à la charrue *(Speied)* ; **Ha gwel (a)nèi kass an ar en-dro ga he saout** : Et de la voir conduire la charrue de retour avec ses vaches *(Skrigneg)* ; **Ha 'h amp da stagañ dow jô deus an ar** : Et nous allons atteler deux chevaux à la charrue *(Kleden)* ; **An ar mod-kozh na keme(d) ur soc'h** : L'ancienne charrue n'avait qu'un soc *(Kleden)* ; **Ha go(ude)-se oa deut an ar d'ond war-lerc'h an trakteur neu'n, houzh jañche tu hi-hun** : Et ensuite la charrue qui va à l'arrière du tracteur est alors apparue, elle changeait de sens elle-même *(Speied)* ; **Pugur me meus ket gwel(e)t troiñ 'n douar ga'n ar (aha)non, me meus trôi(et) douar ga'r brabañ !** : Puisque je n'ai pas vu travailler la terre à l'araire, moi j'ai travaillé la terre au brabant ! *(Speied)* ; **Ga'n ar vïe daw doc'h labour(a)d dé gent(añ)-toud ! An ar petram ar brabañ oa deut war-lerc'h go(ude)-se** : Il vous fallait travailler à l'araire au tout départ ! L'araire ou bien le brabant qui était apparu ensuite *(Speied)* ; **An ar oa sañse(t) 'n heñi na dow zorn ba-dreñw ah(e) gis-se, 'benn vise-nom 'tifont(añ) an douar-lann droie** : L'araire était censément celui qui avait deux mancherons à l'arrière là comme ça, quand nous défrichions la terre d'ajonc il travaillait (la terre) *(Speied)* ; **Deuh an alar oa ur c'hrap hag un tamm chadenn koste, na vïe kime lakad ar sparl da grogo ba'r re-he ha henn(ezh) na mailhou bras** : Sur la charrue se trouvait un crampon et un bout de chaîne de côté, on n'avait qu'à les accrocher au palonnier, et il avait de grands maillons *(Plonee)* ; **Un neubeud metrou vise, dow vetr bennaket (e)tre an alar hag ar c'heseg** : Il y avait quelques mètres, il y avait deux mètres environ entre la charrue et les chevaux *(Plonee)* ; **Ah ya pé vise ar sparl ya, pe vïer (é) troiñ douar, pé vïer deuh an alar, vïe daw kaoud ar sparl hag ar fres** : Ah oui quand il y avait le palonnier oui, quand on labourait la terre, quand on était à la charrue, il fallait avoir le palonnier, et la herse *(Plonee)* ; **Ar c'hazh-porn oa da heurtal ar chouchou ha da chech an ar dreñw ma vïe daw ober** : La curette servait à chasser les souches et de tirer la charrue en arrière si on devait faire *(Berrien)* ; **Difontañ-douar oa troiñ douar-lann ga'n ar bras ha vïe c'hwec'h-eizh chô war (a)n ar** : Défricher la terre c'était travailler le terre d'ajonc avec la grande charrue et il y avait six sept chevaux à la charrue *(Plouïe)* ; **Med da gomañsamant, 'benn oa kistïon lar vïe mad an aval-douar vis(e) gwraet ga'n alar !** : Mais au commencement, quand il était question que les pommes de terres étaient bonnes on faisait à la charrue ! *(Sant-Wazheg)* ; **Ha me oa yowank pé 'h ein da droiñ-dou(a)r ha ar saout oa buch heñ ! Me lar dec'h oa ket braw dec'h cheñch penn d'an alar ga're-h(e) !** : Et moi, lorsque j'allais labourer, les vaches étaient butées hein ! Je peux vous dire que ce n'était pas la joie de changer de sens à l'araire avec celles-là ! *(Brennilis)*

- **Alar-goat / Arar-goat** : Charrue en bois / Araire ; **Troiñ gad un arar-goat** : Labourer à l'araire *(Poullaouen)* ; **Ar votes-rèr ba'n arar-goat** : Le sabot arrière de l'araire *(Poullaouen)* ; **Gad un alar vihen hanvet an alar-goat** : Avec une petite charrue, appelée l'araire *(An Uhelgoat)*
- **Ar-difontañ** : Charrue à défricher ; **An alar da zifont(añ), an alar vras** : La charrue à défricher, la grande charrue *(Laz)* ; **Ar c'hentañ ar oa deut é an ar-difontañ** : La première qui était apparue c'est la charrue à défricher *(Berrien)* ; **D'ar merc'her vije tud 'tifontiñ gad alariou** : Le mercredi les gens défrichaient avec des charrues *(An Uhelgoat)*
- **Brec'h an ar** : Le mancheron de la charrue *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Doworn an alar** : Les mancherons de la charrue *(An Uhelgoat)*
- **Lazh an (alar / ar)** : [***lazarazr*** 1499] Le montant de la charrue *(An Uhelgoat)*
- **Soc'h an ar** : [***souc'h an arar*** 1659] Le soc de la charrue

**ARASADENN** [ara'zɑːdən] : n.f. (pl. **-ou** [araza'dɛnu]) ; Arasement (maçonnerie)

**'Benn o(be)r ar *rez-de-chaussée* vise tri de 'tre an arasadennou ha-toud, ar re-he gomere amzer ha magorennou vis(e) 'h o(be)r separassïon ba'n ti** : Pour faire le rez-de-chaussée il fallait trois jours entre les arasements et tout, ça prenait du temps et des pans de mur faisaient la séparation dans la maison *(Lokarn)*

**ARBOELL** ['arbwɛl] : ad. ; Économe / Qui sait ménager sa monture

**Un dèn arboell bad kem(ed) pedir eur war'n-ugent** : Une personne qui sait ménager sa monture ne tient que vingt-quatre heures *(Laz)*

**ARBOELL** ['arbwɛl] : [***arbouillen, arbouill*** 1723] vb. ; Ménager

✗ *syn.* : ***espern***

**Arboell e boan** : Ménager sa peine *(Lannedern)*

**ARBOELLED / ARBOELLEG** [ar'bwɛləg-k] [ar'bwɛləd-t] : ad. ; Traité (-e) avec ménagement

**Ur c'horv arboelleg** : Un corps traité avec ménagement *(Lannedern)*

- **Ur c'horv arboelled bad kem(ed) pedir eur war'n-ugent hirroc'h 'vid un'-all** : Un corps traité avec ménagement ne dure que vingt-quatre heures de plus qu'un autre *(Laz)*

**ARBRAD** ['ærbrad-t] : [***azprat*** 1633] ad. ; Argileux (-se) / (terre) Lourd (-e)

✗ *cf.* : ***kourre***

- **Douar arbrad** : Terre argileuse (bourbeuse) *(Poullaouen)*

**ARCHED** ['arʃəd-t] : [***harchet*** 1499 ; ***archet*** 1633] n.m. (pl. **-ou** [ar'ʃeːdu]) ; Cercueil / Bière

**Pé oagn laket (a)nê ba'n arched** : Lorsqu'on les mettait dans le cercueil *(Plouïe)* ; **An arched pedam ar « lower »** : Le cercueil ou bien le « lower » *(Laz)* ; **Daon' ahe vé red lak anaoñ ba'n arched pé vé marw** : Diable il faut bien le mettre dans le cercueil quand il est mort *(Skrigneg)* ; **Ma vije un' bennaket marw vije laret daoñ prepar(iñ) an arched** : Si quelqu'un était mort, on lui disait de préparer le cercueil *(Berrien)*

**ARCHEDAÑ** [ar'ʃeːdə] : [***archedi*** 1912] vb. ; Mettre en bière

**Archedet é pé vé laket ba'n arched** : Il est mis en bière lorsqu'on le met dans le cercueil *(Skrigneg)*

**ARCHER** ['arʃɛr] : [***archer*** 1499] n.m. (pl. **-ien** [ar'ʃɛrjən]) ; Gendarme

✗ *syn.* : ***beg-e-dok, flik, jañdarm***

**Goulennit digad an archerien** : Demandez aux gendarmes *(Ar Fouillez)* ; **Archerien gad o sabrenn** : Des gendarmes munis de leur sabre *(Ar Fouillez)*

**ARCHITEKTUR** [arʃi'tɛktyr] : n.f. (pl. **-iou** [arʃitɛk'tyrju]) ; Architecture

**'H essê respektiñ an architektur, an tiri zo (iv)è ba ar bourkchou** : Essayant de respecter l'architecture, également les maisons des bourgs *(Plourac'h)*

**ARC'HANT / ERC'HANT** ['axɑ̃n(t)] ['arx] ['ɑːhɑ̃n(t)] ['ɛrhən] : [vx. br. ***argant*** ; ***archant*** 1530] coll. (à mentionner comme un coll., donc un pl.) : (de l') Argent

✗ *cf.* : ***arem, bilhed, chek, danve, gwenneg, mone, owr, penvidig, powr, real***

**Gonid a ree arc'hant** : Il gagnait de l'argent *(Berrien)* ; **Me ray arc'hant doc'h** : Je vous donnerai de l'argent *(Landelo)* ; **Ga'n arc'hant a rôan dec'h** : Grâce à l'argent que je vous donne *(Berrien)* ; **Oa ket kalz erc'hent !** : Il n'y avait pas beaucoup d'argent ! *(Kergloff)* ; **Bi so erc'hent, med bihannig** : Il y a de l'argent, mais fort peu *(Poullaouen)* ; **Mi glea erc'hant dac'h** : Je vous dois de l'argent *(Kergrist)* ; **An erc'hent vïe ba'r re-he** : C'est avec elles qu'on se faisait de l'argent *(Plouïe)* ; **Ro din un neubeud arc'hant** : Donne-moi un peu d'argent *(Plouïe)* ; **Un tamm erc'hent vis(e) ràet daoñ 'e** : On lui donnait aussi un peu d'argent *(Kleden)* ; **An dud neugn ket kemen(t)-se a arc'hant kin !** : Les gens n'ont plus tant que ça d'argent ! *(Skrigneg)* ; **Hag a meus owr hag arc'hant forz pegemen(t)** : Et j'ai de l'or et de l'argent à profusion *(Berrien)* ; **N'o ket braw kaoud arc'hant d'ingaliñ (a)nê toud** : Ce ne sera pas facile d'avoir de l'argent pour toutes les égaliser *(Skrigneg)* ; **Red é (stokañ / stropañ) pé vé emm arc'hant** : On est obligé de brader quand on a besoin d'argent *(Plouïe)* ; **Pugur môa ket arc'hant d'ond d'ar Frañs 'benn-neuhe !** : Puisque je n'avais pour-lors pas d'argent pour venir en France *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Gwraet a-walc'h mïe ur mod da zigass arc'hant doc'h** : J'aurais bien une méthode pour vous rapporter de l'argent *(Landelo)* ; **Ha be sur lar nin no arc'hant** : Et soit certain que nous aurons de l'argent *(Landelo)* ; **Lod ouïe lak o arc'hant ba pleg ar liñseriou** : Certains avaient pour habitude de mettre leur argent dans le pli des draps *(Sant-Wazheg)* ; **Me meus ket arc'hant (a)ha(n)on** : Je n'ai pas d'argent *(Landelo)* ; **An arc'hant o trousellañ ba foñs ma godellou** : L'argent qui tintinnabule dans le fond de mes poches *(Skrigneg)* ; **Oa ket daw lakad arc'hant ba brawigou !** : Il ne fallait pas mettre de l'argent dans des jouets ! *(Skrigneg)* ; **Erc'hent oa deus an dow du** : Il y avait de l'argent des deux côtés *(Ponvel)* ; **Me ray arc'hant ma lousou dit** : Je te donnerai l'argent de mes médicaments *(An Uhelgoat)* ; **Set(u) d'ar mare-se vise ket goneet kalz arc'hant diwar ar maes** : À cette époque donc on ne gagnait pas beaucoup d'argent à la campagne *(Skrigneg)* ; **Med 'lec'h a vé ket erc'hent, ar prosses bad ket !** : Mais là où il n'y a pas d'argent, le procès ne dure pas ! *(Ponvel)* ; **Ma vé daw añgaj erc'hent mod-se, houarnañ (a)nê ha-toud** : S'il faut engager de l'argent comme ça, les ferrer et tout *(Karnod)* ; **Daon ! An dra-h(e) oa un tamm mad arc'hant d'an amzeriou 'e** : Diantre ! C'était pas mal d'argent à cette époque aussi *(Speied)* ; **Pé vo red din mond d'amprestañ arc'hant diga hezh** : Lorsqu'il me faudra aller lui emprunter le l'argent *(An Uhelgoat)* ; **Ha gwel refeh (a-)benn 'o (a-)walc'h a arc'hant ba'n ti** : Et vous verrez quand il y aura assez d'argent dans la maison *(Sant-Herbod)* ; **Ha neuhe oa powr an dud, oa ket arc'hant da breniñ 'n traou-all !** : Et alors les gens étaient pauvres, il n'y avait pas d'argent pour acheter les autres choses ! *(Skrigneg)* ; **Oa ket voien da soñgn an dra-he d'ar mar(e)-se, arc'hant oa ket d'ober** : On ne pouvait pas soigner ça à cette époque, il n'y a pas d'argent pour ce faire *(Lannedern)* ; **Oa ket emm kement erc'hent 'è 'vel bremañ ! Oa ket meh-mod** : On n'avait pas non-plus besoin d'argent comme maintenant ! Ce n'était pas pareil *(Plourac'h)* ; **Oa ket moien da gass (a)ha(n)on d'ar skoul, oa ket arc'hant da gass an dud d'ar skoul !** : On ne pouvait pas m'amener à l'école, il n'y avait pas d'argent pour amener les gens à l'école ! *(Brennilis)* ; **Oh ya ! Pell-zo é gwerzhet, goud(e)-se ma prenet un oto duzhtu ga lod deus an arc'hant** : Oh oui ! C'est vendu depuis longtemps, j'avais ensuite acheté une automobile de suite avec une partie de l'argent *(Skrigneg)* ; **Memes-tra ! N'é ket red lakad keme(nt)-se a erc'hent d'o(be)r ar c'hrow-saout memes-tra ! Pris ur feurm...** : Quand-même ! Il ne faut quand-même pas mettre tant d'argent pour faire une étable ! Le prix d'une ferme... *(Lokarn)* ; **Hag o mamm oa 'h essañ kaoud an arc'hant digate ha oa war-nes mond da goll, hin(i) e-bed na reche i arc'hant** : Et leur mère essayait d'avoir l'argent d'eux qui était sur le point d'être perdu, aucun n'aurait donné son argent *(Skrigneg)* ; **Pugur gwech-all vïe ket kement-se arc'hant ha vïe gwerzhet traou dam da gaoud un tamm gwenneg bennaket** : Puisque autrefois il n'y avait pas tant que ça d'argent et on vendait des choses pour avoir un petit pécule *(Plonee)* ; **Ur bakadenn-arc'hant laket war-wel d'an dud (e)vid roiñ da hoûd lar oa arc'hant da bêo** : Une liasse de billets bien apparente aux yeux de tous pour faire savoir qu'il avait de l'argent pour payer ! *(An Uhelgoat)* ; **Hag c'hwi rey arc'hant dèoñ, un hanter mignoc'h (e)vid a houllo ganoc'h** : Et tu lui donneras de l'argent, deux fois plus que ce qu'il te demandera *(Plonee)* ; **Peus kim mond da houll an arc'hant deus an int'rramant ga ma breu-kàer !** : Tu n'as qu'à aller demander l'argent de l'enterrement à mon beau-frère ! *(Ar C'hloastr-Pleiben)* ; **Rôet zo arc'hant din ga un otro, voa (é) haloupad ha neuhe voa kime owr-toud en-dro dèoñ** : Un monsieur m'a donné de l'argent, un qui vagabondait et qui n'avait que de l'or tout autour de lui *(Plonee)* ; **Dow Vreton oa partïet d'ar C'hanada da houne erc'hent dre bilañ-koat** : Deux Bretons partirent au Canada pour gagner de l'argent en abattant du bois *(Kleden)* ; **(A-)wechou-all vïe kime ur ba(nna)c'h-kafe pé 'h eer da gass an arc'hant** : D'autres fois il n'y avait

qu'un verre de café lorsqu'on envoyait l'argent *(Sant-Wazheg)* ; **Ma zad oa marc'hadour hag a zresse (a)nê da werzh(añ), heñ neus bet gwraet mad, gwraet arc'hant ar mod-se** : Mon père était marchant et les dressait pour les vendre, il a bien fait, il a fait de l'argent comme ça *(Skrigneg)* ; **Ah nann ! Nañ-nann ! Beñ, heñ na ket arc'hant na mann e-bed** : Ah non ! Non-non, ben, il n'avait pas d'argent ni rien *(Lokmarïa)* ; **An dud, goud(e) nïent ket erc'hent ba o zi na treou 'e, 'n-om jaleent !** : Les gens, même s'ils n'avaient pas d'argent chez eux ni rien, ils ne se plaignaient pas ! *(Poullaouen)* ; **Kantretiner ? An dra-he é ar pezh arc'hant vé dé versañ d'an noter pé vé marw an dud** : « Kantretiner » ? C'est l'argent qu'il y a à verser au notaire lorsque les gens meurent *(Plonee)* ; **Ha toud mé arc'hant, ar pezh houneen, zigassen toud-toud d'ar gêr, toud d'ar gêr !** : Et tout mon argent, ce que je gagnais, je envoyais absolument tout à la maison, tout à la maison ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ar re-he gae tud (e)vid nitra da labourad o feurmou dê (e)vid nitra 'è, med rent reegn jervij d'an heñi na ket 'e ! Kuit a erc'hent** : Ils trouvaient des gens pour rien pour travailler leurs fermes pour rien également, mais ils rendaient service à celui qui n'avait rien non-plus ! Sans demander d'argent *(Poullaouen)* ; **N'eus ket arc'hant, emm so (a)nê d'o(be)r an dra-mañ pe un dra-all sete ho ket saro neve c'hoazh, daw 'o dit go(r)tos !** : Il n'y a pas d'argent, on en a besoin pour faire ci ou pour faire ça donc tu n'auras pas encore de blouse neuve, il te faudra attendre *(Skrigneg)* ; **Lod na goneet un tamm erc'hent, an dra-h(e) oa en tu-ell d'ar saout ha d'ar moc'h** : Certains avaient gagné un peu d'argent, c'était indépendamment des vaches et des cochons *(Kergloff)* ; **Namp ket arc'hant (aha)namp dé bren(añ) an had nag ar ludou dé lakad dê** : Nous n'avions pas d'argent pour acheter la semence ni l'engrais pour leur mettre (patates) *(Sant-Wazheg)* ; **Pugur an dud zebont ket arc'hant 'nê ! An dud bren traou ga o arc'h(ant), pé y(a)-hègn d'ar be, n'ya ket an arc'hant d'o heul !** : Puisque les gens ne mangent pas d'argent ! Les gens achètent avec leur argent, lorsqu'ils vont dans la tombe, l'argent ne les suit pas ! *(Lannedern)*

- **An arc'hant é berr o lost** : L'argent part vite / On en voit vite le bout / L'argent est difficile à gagner
- **An arc'hant-chañs / Arc'hant-ar-chañs** : Ristourne symbolique à l'acheteur, pièce de monnaie accompagnant un animal vendu ; **Un tamm arc'hant-chañs** : Une petite ristourne *(Poullaouen)* ; **Hag ar marc'hadourien-saout c'hoazh gou(de)-se, wechou reklam arc'hant-ar-chañs, 'benn vé ar loned 'hond-kuit** : Et les marchands de vaches ensuite, parfois ils réclament la ristourne symbolique, lorsque les animaux partent *(Laz)*
- **Be kreñw an arc'hant (daoñ / gantoñ)** : Être plein aux as ; **Hemañ é kreñw an arc'hant gantoñ** : Il est plein aux as *(Plouïe)* ; **Hem(añ) é kreñw an arc'hant daoñ 'ha !** : Il est plein aux as ma foi ! *(Skrigneg)*
- **Deb e arc'hant / Deb i erc'hent** : Bouffer son fric ; **Med debet na i erc'hent kar ar re-se gouste kér** ! : Mais il avait bouffé son fric car ceux-là coûtaient cher ! *(Ponvel)*
- **Despun arc'hant** : Amasser de l'argent ; **Pigur nagn ket despunet arc'hant war-lerc'h neu'n** : Puisqu'ils n'avaient alors pas amassés d'argent par la suite *(Sant-Wazheg)*
- **Diaoul an arc'hant** : L'argent diabolique ; **Ha ma mamm-gozh lare gwech-all « Diaoul an arc'hant »** : Ma grand-mère disait autrefois « L'argent diabolique » *(Pleiben)*
- **Gronnañ erc'hent** : Amasser de l'argent ; **Gronnañ erc'hent ba ur pod-espern** : Amasser de l'argent dans une tirelire *(Poullaouen)*
- **Flutañ e arc'hant** : Gaspiller son argent ; **Flut(añ) e arc'hant, sklap(ad) 'nê kuit, sklap(ad) 'nê dreis(t) ho penn !** : Gaspiller son argent, le dilapider, le jeter par les fenêtres ! *(Laz)*
- **Fouetañ arc'hant** : Gaspiller de l'argent ; **An hi(ni) a fouete i arc'hant toud** : Celui qui gaspillait tout son argent *(Skrigneg)* ; **Arc'hant ar loned, ar re-he vïent ket fouetet gwal alïes** : L'argent des bêtes, bien souvent on ne le gaspillait pas *(Plouïe)* ; **Goulskoude na aes da brenañ ur boupeenn din 'ha, med vij(e) ket gwraet, vij(e) ket fouetet an arc'hant mal-prepos** : Pourtant elle avait les moyens de m'acheter une poupée, mais on ne faisait pas, on ne gaspillait pas l'argent mal à propos *(Skrigneg)*
- **Lak erc'hent (a-)gost(e)** : Mettre de l'argent de côté ; **Pé vise gwerzh(et) ur lon m(e)nneket neu'n vise ur bilhed pennaket pe diw ma'hat ha gouel-Mikêl vise daw pêo (iv)e, vise daw lak erc'hent (a)-gost(e)** : Lorsqu'on vendait une bête quelconque alors il y avait sûrement un billet ou deux et il fallait payer la saint-Michel, il fallait mettre de l'argent de côté *(Ponvel)* ; **Ar beïsanted, ba'r mar(e)-te, nagn kemed ar pezh a reegn deuh o laezh ha deus o dammou traou c'hoazh 'e, de-ha-de, ar re-he lakegn ket erc'hent gost hañ !** : Les paysans, à cette époque, n'avaient que ce qu'ils faisaient de leur lait et de leurs petites choses également, jour après jour, ils ne mettaient pas d'argent de côté hein ! *(Karnod)*
- **Ober arc'hant** : (se) Faire de l'argent ; **Ahe zo moien d'ober arc'hant founnus-founnus !** : Là on peut se faire de l'argent très-très rapidement *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Me(d) neump ket gwraet arc'hant founnus ar mo(d)-se (aha)namp** : Mais nous ne nous sommes pas faits d'argent rapidement de cette manière *(Ar C'hastell-Ne)* ; **« Me rey arc'hant ! » Me(d) nôa ket gwraet arc'hant 'nèoñ, pugur an arc'hant lar vise gwraet nise koll(et) founnissoc'h (e)vid vïent gwraet !** : « Je me ferais de l'argent ! » Mais il ne s'était pas fait d'argent, puisqu'il perdait l'argent qu'il se faisait plus vite qu'il ne s'en faisait ! *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Sklapañ e arc'hant dreist e benn** : Jeter son argent par les fenêtres (m.-à-m. Balancer son argent par-dessus sa tête) ; **Flut(añ) e arc'hant, sklap(ad) 'nê kuit, sklap(ad) 'nê dreis(t) ho penn !** : Gaspiller son argent, le dilapider, le jeter par les fenêtres ! *(Laz)*

**ARC'HOAZH** [ar'hwɑːz] : [***arhoaz*** 1499] ad. ; Demain

✗ *var.* : ***warc'hoazh***

**Heñ n'o ket ba'r gêr sur a-raog arc'hoazh** : Il ne sera sûrement pas à la maison avant demain *(Landelo)* ; **Me 'h a d'ober bara fresk (e)vid arc'hoazh** : Je vais faire du pain frais pour demain *(Landelo)*

- **A-benn arc'hoazh** [bɛn(ə)'hwɑːz] : [***ben arc'hoas*** 1659] (d'ici) Demain ; **'Benn 'c'hoazh vo gouïet !** : Demain on saura ! *(Landelo)* ; **'Benn arc'hoazh eh in otro-person** : J'irai demain monsieur le recteur *(Lokmarïa)* ; **'Benn arc'hoazh (e)mañ an eil a vis-meurzh** : Demain, c'est le deux mars *(Kergrist)* ; **'Benn arc'hoazh (e)ma an overenn-bred** : Demain c'est la grande messe *(Landelo)* ; **Ah fidamdoue 'benn arc'hoazh toud ar barres gleo an dra-he** : Ah nom de Dieu d'ici demain toute la commune entendra parler de ça *(Landelo)* ; **'Benn 'c'hoazh é**

**daw se(v)el (iv)e (e)vi(d) mond d'ar foar** : Il faut aussi se lever demain pour aller à la foire *(Plouïe)* ; **Beñ gast ! 'Benn 'c'hoazh, pé teuy ahe dapimp 'nèoñ sur wac'h !** : Ben putain ! Demain, quand il viendra on l'aura sûrement ! *(Ar Fouillez)* ; **'Benn arc'hoazh me basseo ha me houllo (a-)ziganoc'h ma'h a gwelloc'h ga'r brini ha ga'r gwinizh** : Demain je passerai et je vous demanderai si ça va mieux avec les corneilles et le blé *(Kleden)*

- **A-benn arc'hoazh d'an noñs** : Demain soir ; **'Benn 'c'hoazh d'an noñs, kaoud a ra diñ met(r)amant venoñs 'n (hi)ni (e)ma ? N'é ket ! 'Benn 'c'hoazh 'n (hi)ni (e)ma** : Demain soir, je crois ou-bien c'est aujourd'hui ? Non ! C'est demain *(Skrigneg)*
- **A-benn arc'hoarzh-vintin** : Demain matin ; **'Benn arc'hoazh-vintin, ahe vo gwel pe-naos (e)ma kont !** : Demain matin on verra ce qu'il en est ! *(Skrigneg)*

**ARC'HULA !** [ar'xy:la] : interj. ; Recule ! (ordre intimé à un cheval)

**« Arc'hula ! » ha hou(zh) ya ba'r limon** : « Arc'hula ! » et elle s'attelle au limon (jument) *(Laz)*

**ARDOASENN** [ar'dwɑ:zən] : [***ardoasenn*** 1992] n.f. (pl. **-ou** [ardwa'zɛnu]) ; Ardoise

✗ *syn.* : ***men-do, men-glas***

- **An ardoasenn vras** : Le tableau noir (scolaire) *(Poullaouen)*

**ARDOU** ['ardu] : [cf. ***art*** 1499] n.pl. ; (des) Manières

✗ *syn.* : ***arveiou, astrafou, geisou, tailhou***

**Ahe zo dow ba bourk Skrigneg ahe gis-se ha me lar dit ! Ar re-he zo un tamm ardou vez gante !** : Il y en a là deux au bourg de Scrignac, je te le dis ! Ils font pas mal de manières ! *(Skrigneg)*

**ARDREMMES / ORDREMMES** [ar'drɛməz-s] [ɔr'drɛməz-s] : [***ardamez*** 1870] n.f. ; Aîtres / Configuration / Tenants et aboutissants

✗ *syn.* : ***oremus, remz***

- **Koll an ardremmes** : fig. Perdre la boule : **Hezh neus kollet an ardremmes !** : Il a perdu la boule ! *(Laz)* ; **Kollet neus e ardremmes ya** : Il a perdu la boule oui *(Speied)* ; **Aet é war dow zañvad, kollet neus e ardremmes gantoñ** : Il est défoncé (trop bu), il a perdu la boule *(Pleiben)*
- **Pass kaoud ardremmes e-bed da + *vb.*** : Ne pas du tout savoir s'y prendre pour + *vb.* ; **Neus ket ardremmes (e-)bed d'o(be)r nitra !** : Il ne sait pas du tout s'y prendre pour faire quoi que ce soit ! *(Laz)* ; **Ar re neus koll(et) an adremmes brem(añ)** : Ceux qui ont maintenant perdu la boule *(Laz)* ; **Neus ket ardremmes 'bed d'o(be)r e labour** : Il ne sait pas du tout s'y prendre pour travailler *(Laz)* ; **Neus ket ordremmes 'bed ! Oar ket 'n-im gemer !** : Il ne sait pas du tout s'y prendre ! Il ne sait pas s'y prendre ! *(Plonee)* ; **Neus mar(e) (e-)bed da gomañs na d'echüiñ ! Ordremmes (e-)bed ! Oar ket tu (e-)bed deus nitra !** : Il n'a aucun temps pour commencer ni pour finir ! Il ne sait pas s'y prendre ! Il ne sait s'y prendre avec rien ! *(Plonee)*

**ARE** ['ɑ:r(e)] : [***Aray*** XV^e ; ***Are*** 1636] n. de lieu ; (d') Arrée

- **Mene-Are** [men'ɑ:r(e)] : Monts d'Arrée ; **Ar glaw 'h o(be)r, an heol 'pariñ, ar saout 'vreskenn ba Men'-Ar'** : La pluie qui tombe, le soleil qui brille, les vaches qui s'excitent dans les Monts d'Arrée *(Laz)*

**AREDENN** [a're:dən] : [***araden*** 1838] n.f. (pl. **-ou** [are'dɛnu]) ; Pléiade / Ribambelle

✗ *syn.* : ***bandennad, lostigennig-tud***

**Supos(e)t la vé aet toud e vugale, supos(e)t la vé bet un aredenn-bugale, deut é toud mé sklissenn da-heul** : Suppose que tous les enfants fussent allés, suppose qu'il y ait eu une ribambelle d'enfants, toute ma clique m'a suivi ! *(Laz)*

**AREM / EREM** [ærm] [ɛrm] : [***arem*** 1499] n.m. ; (du) Bronze

✗ *cf.* : ***arc'hant, owr***

**An dra-he so arem** : C'est du bronze *(Poullaouen)*

**A-RENK** [ə'rɛ̃ŋk] : [***á rèng*** 1633] ad. ; En rang

✗ *syn.* : ***renk-ha-renk*** ; & *cf.* : ***deus-renk, renk***

**Teir bennaket deuh ar skol ha oagn (e)n-im laket a-renk en-dro din** : Trois (filles) de l'école, elles se mirent en rang autour de moi *(Berrien)*

**A-RENKAD** [ə'rɛ̃ŋkəd-t] : [***a rancad*** 1861] ad. ; Par rangée

✗ cf. : ***renkad***

**Oh, med ur farsite é gwel 'nê, kara ? Hag a trañsport de(l)iou ha-traou, traou toud da o neizh ha kement sort hag alïes vent gwel un eil war-lerc'h egile a-renkad !** : Oh, mais c'est comique de les voir, n'est-ce pas ? Et que j'transporte des feuilles et tout, tout vers leur nid et de toute sorte, on les voit souvent l'un derrière l'autre par rangée ! *(Skrigneg)*

**ARET** [ˌhɑ.'ret] : [***arrest*** 1623] n.m. ; Arrêt

✗ *syn.* : ***dihan, pos***

**Eh ! Indervet é, aet é d'o(be)r un tamm 'h aret** : Eh ! Il fait la sieste, il est parti faire un petit arrêt *(Skrigneg)*

**ARETAÑ / ARETAL** [(h)a'rɛtə] [(h)a'retəl] : [***arretaff*** 1499] vb. ; Arrêter

✗ *syn.* : ***dihan, harpañ, harzañ, posañ*** ; & *cf.* : ***ho !***

**Aret ar labour** : Arrêter le travail *(Plouïe)* ; **Tà ket gantoñ kin, poent é daoñ 'h aretañ** : Il est sur les rotules, il est temps qu'il arrête *(Kleden)* ; **Un hanter tro-gwï war ar gordenn (e)vid aretal (a)nèi** : Un demi-tour de clé sur la corde pour l'arrêter *(Berrien)* ; **Hag ar bresel oa deut ha gis-se oan aretet** : Et la guerre arriva, c'est comme ça que j'avais arrêté *(Duod)* ; **Houzh na evet ur chopinad ha ma vêmp aretet...** : Elle avait bu un pot et si nous nous faisions arrêtés... *(Plouïe)* ; **Damaï é ar chop po kime aretañ** : C'est bientôt la sieste tu n'auras qu'à arrêter *(Kolloreg)* ; **Gwar(e)g-ar-glaw deus an aba(r)dahez aret an dour** : Arc-en-ciel du soir arrête l'eau *(Kleden)* ; **Ma owen, ma 'h aretet deuzhtu ha partïet-roud !** : J'avais peur, j'arrêtai tout de suite et je m'échappai ! *(Kleden)* ; **Ya ha neuhe 'h areten da ziv eur goud(e) lein** : Oui et alors j'arrêtais à quatorze heures *(Skrigneg)* ; **'Benn oa deuet ar bla(v)ezh hanter-kant ahe oa bet aretet** : Ce fut arrêté là en cinquante *(Brennilis)* ; **Me wel ar jañdarm(e)ri 'h aretal ba-tal mé c'hichenn din, heñw lar din** : Je vois la gendarmerie s'arrêter juste à côté de moi, il me dit *(Speied)* ; **Be zo kalz a dud ha' neus bet choaset leusken ar mêri hag ur wech nijent gwraet o manda 'h areteint** : Beaucoup de gens ont choisi de laisser la mairie, et une fois qu'ils avaient fait leur mandat ils arrêtaient *(Kalaner)* ; **Ha moannac'h a oagn, ouzoh (a-)walc'h, pugur pé vise digoueet fass d'ar c'hleuñ oa daw da harzañ, aretal** : Ils étaient plus minces, vous savez bien, puisque lorsqu'on arrivait face au talus il fallait s'arrêter, arrêter *(Plouïe)* ; **Ha pé oa-hañw aretet ahe, an heñi bihan oa krog c'hwitellad ba ur c'hwitellig-eskorn** : Et lorsqu'il s'arrêta là, le petit commençait à siffler dans un sifflet en os *(Lokered)* ; **Ma ! Red din 'h aretal 'ha ! Ha mond da domm ma doworn un tamm, da gaoud ma gwreg, me teuy damaig 'darr(e)** : Eh bien ! Là il faut que j'arrête ! Et que j'aille me réchauffer un peu les mains, retrouver ma femme, je reviendrai tout-à-l'heure *(Skrigneg)* ; **Ba-kreis ar goañw, ahe vïe daw 'h aretal 'benn nos, viche ket elektrissite** : En plein hiver, là il fallait arrêter avant la nuit, il n'y avait pas d'électricité *(Kergloff)*

**ARGADENN** [ar'gɑːdən] : [***argadenn*** 1732] n.f. ; Hurlement épouvantable

✗ *syn.* : ***skrijadenn***

➢ **Lesken un argadenn** : Laisser échapper un hurlement épouvantable ; **Un hopadenn, ur skrijadenn, les' nôa un argadenn** : Un cri, un cri strident, il avait laissé échapper un cri épouvantable *(Laz)*

**ARKUL** ['arkyl] : [***arkul*** 1992] n.m. (pl. **-ed** [ar'kyːləd-t]) ; Hercule (homme fort...)

**Heñw zo un arkul !** : C'est un Hercule ! *(Lannedern)*

**ÀRLENE** [ar'leːnə] [ar'lẽːn(ə)] : [***allane*** XVIII[e]] ad. ; L'an dernier

✗ *var.* : ***warlene***

**Àrlene oa bet binïou ha bombard hag ur vadeiant** : L'année dernière, il y avait eu du biniou, de la bombarde et un baptême *(Ponvel)* ; **Me(d) àrlene** [ar'lẽːn] **oa-ñw ket bet ga e boutik !** : Mais l'année dernière il n'était pas là avec sa boutique ! *(Plonee)* ; **Hag-eñw oa re a druch din àrlene ba'n departamantal ba Gwengamp** : Parce que pour moi il y avait eu trop de tricherie l'an dernier dans la départementale de Guingamp *(Karnod)* ; **Me zo bet aet àrlene dé Bont-Stang, goûd a ret p(e)-lec'h (e)ma Pont-Stang ?** : Je suis allée l'année dernière à Pont-Stang, vous savez où se trouve Pont-Stang ? *(Sant-Wazheg)* ; **Àrlen'** [ar'lẽːn] **môa tapet ur fardell(a)d freuloniou ha 'benn oa deut ar rêsin aw, ar re-h(e) teue !** : L'année dernière j'avais attrapé une flopée de frelons, quand le raisin devint mur, ils vinrent ! *(Laz)*

**ARM** [arm] : [***arm*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['armu]) ; Arme

**Ur wech dre var(e) vïe gwraet añwn, vïent klass armou, da wel ha' vïe fusilhou ti ar re-gozh ha traou mod-se ! 'N (dr)a-h(e) interesse 'nê** : On nous faisait peur une fois le temps, ils cherchaient des armes, pour voir s'il y avait des fusils chez les anciens et des trucs comme ça ! C'est ce qui les intéressait *(Plonee)*

**ARME** ['arme] : [***armé*** XVII[e]] n.f. (pl. **-ou** [ar'meu]) ; Armée

**Ha hezh, De Kerlec'h, oa ul Leon(ad), ma'hat oa kabiten ba'n arme pe un dra mennag** : Et lui, De Kerlec'h, était un Léonard, il était probablement capitaine dans l'armée ou quelque chose comme ça *(Landelo)* ; **Setou Kroc'henig voa aet ga e damm marc'h kozh da-beked lec'h oa an hent d'ond war an atak ! War an arme** : Kroc'henig partit donc avec son vieux cheval jusqu'au lieu où se trouve la route pour aller à l'attaque ! Sur l'armée *(Plonee)*

**ARMEL / ARBEL** ['arməl] ['arbəl] : [***armel*** 1499 ; ***arbel*** XVIII[e]] n.f. (pl. **-iou** [ar'mɛlju] [ar'bɛlju]) ; Armoire / Niche (dans un mur) / Placard

✗ *syn.* : ***press***

**Ah, ba'n arbel** : Ah, dans l'armoire *(Sant-Wazheg)* ; **Teurc'had an dilhad ba'n armel** : Fouiller les vêtements sans délicatesse dans l'armoire *(Plouïe)* ; **Lugerniñ ra an armel, frotet meus (a)nèi** : L'armoire luit, je l'ai frottée *(Plouïe)* ; **Lod nise un armel da bosañ o laezh** : Certains avaient une armoire pour déposer leur lait *(Poullaouen)* ; **D'ar gomañsamant nemp, ba du-m(añ), boñ digentañ oa ur gwel(e) ba-kich' an tan hag un'-all ba'r penn-all hag un arbel pe diw 'kreis-tresse** : Nous, au commencement, chez moi, bon au départ il y avait un lit à côté du feu, un autre à l'autre bout et une armoire ou deux juste entre eux *(Plonee)*

**AROSIÑ** [a'roːz(ə/i)] : [***arrousaff*** 1499] vb. ; Arroser

✗ *cf.* : ***douriñ, dourenniñ***

**Hag a vije gwraet gwachou bihen d'ablame(d) neuhen d'arosiñ un takad** : Et on faisait alors des petits ruisseaux afin alors d'arroser un endroit *(Skrigneg)* ; **Oh ! Me 'h a da zivïañ 'n dour, ar mo(d)-se ma hi(ni)-me (v)o aroset pad an noñs !** : Oh ! Je vais dévier l'eau, comme ça le mien (pré) sera arrosé pendant la nuit *(Skrigneg)* ; **Ato oa un' gad ur sailhad-dour d'aros (a)nèoñ. Founnus-founnus vise daw ober** : Il y en avait toujours quelqu'un muni d'un seau d'eau pour l'arroser. Il fallait le faire très rapidement *(Berrien)* ; **C'hoant ma da lakad an elektrissite ba'h ma sèr amañ hi-mañ, pedur meus dour ennañ, blam din d'arosiñ** : J'avais envie de mettre l'électricité dans ma serre ici-même, puisque j'y ai de l'eau, afin d'arroser *(Skrigneg)*

**AROUEZ** ['arwəz-s] : [vx. br. ***aroed*** ; ***argoez*** 1499] n.m. ; Inflammation (mammite)

**AROUEZED** [ar'weːzəd-t] : [***arwézet*** 1850] ad. ; Pris (-e) de rhumatismes / Enflé (-e)

✗ *syn.* : ***tapet ga'r remm*** ; & *cf.* : ***remm***

**ARRAJ** ['arəʒ-ʃ] : [***arrach*** 1519] n.m. ; Rage

➢ **Be en arraj** : Être enragé (-e) ; **An arraj, hezh so 'n arraj !** : La rage, il est enragé ! *(Laz)*

**ARRAJED / ARRACHED** [a'rɑːʒəd-t] [a'raʃəd-t] : [***arraget*** 1499] ad. ; Enragé (-e)

**N'eus ket bet keme(nt)-se chass arrachet** : Il n'y a pas eu tant que ça de chiens enragés *(Laz)*

**ARRESIÑ** [(a)'reːzi] : [***erresaff*** 1464] vb. ; Arrher / Verser des arrhes

➢ **Neus ket gwenneg arreset** : Il n'a pas d'arrhes ; **Nôa ket gwenneg 'rres't 'benn nôa gwraet an dimarchou ha-toud** : Il n'avait pas d'arrhes quand il avait fait les démarches et tout *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ma gwas oa deus ur familh vras 'e, me(d) nôa ket gwenneg 'rres't (e-)bed 'nèoñ** : Mon mari était aussi d'une grande famille, mais il n'avait pas d'arrhes du tout *(Ar C'hastell-Ne)*

**ARRI** ['aj] [ari] : [***arri*** 1927] ad. ; Arrivé (-e) / Devenu (-e) (cf. **erru**)

**ARROUDENN** [a'ruːdən] : [***arouden*** 1800] n.f. (pl. **-ou** [aru'dɛnu]) ; Galerie (passage creusé par des taupes, lapins, etc.)

✗ *syn.* : ***garidenn***

**ARRUED** [a'ryə(d-t)] : [***arrivout*** 1530] vb. ; Arriver / Réussir (cf. **errued**)

**ARSA** ['arsa] : [***arsa*** XVIII[e]] interj. ; Ah ça !

✗ *syn.* : ***ac'hanta***

**Ah ya, arsa ! Da zigentoñ ya 'ha** : Ah oui, ah ça ! Au départ oui ma foi ! *(Poullaouen)*

**ÀR-SE** [ar'ze.] : [***oarse*** 1659] ad. ; Comme quoi

**Nann, àr-se ! Weles ket !** : Ah non, comme quoi ! Tu vois ! *(Laz)*

**ARSEED** [ar'zeːd-t] : vb. ; (s') Asseoir (cf. **aseo**)

**ARTISAN** [ar'tiːzən] : [***artisan*** 1633] n.m. (pl. **-ed** [arti'zɑ̃ːnəd-t]) ; Artisan / **ARTISANES** [arti'zɑ̃ːnəz-s] : [***artisanès*** 1732] n.f. (pl. **-ed** [artizɑ̃'neːzəd-t]) ; Artisane

✗ *m. comp.* : ***bank-artisan***

**Ur wech oa ur menaj hag oa un tad, heñw oa artisan** : Il était une fois un ménage il y avait le père, il était artisan *(Sant-Hern)* ; **Ha war-lerc'h ma vis(e) ur plañche vis(e) un artisan tàe da lakad soliou** : Et ensuite s'il y avait un plancher, un artisan venait mettre des poutres *(Lokarn)* ; **Ha goud(e)-se oan-me partïet war ma gont ma-hun neuhe, oan artisan** : Et ensuite je suis alors parti à mon compte, j'étais artisan *(Skrigneg)*

**ARVEIOU** [ar'vɛju] : [cf. ***aruez*** 1519] n.pl. ; (des) Manières

✗ *syn.* : ***ardou, astrafou, geisou, tailhou***

**Oh ! An dra-he zo ur bern arveiou 'ha ! Ken mé mezh evite wichou** : Oh ! C'est faire beaucoup de manières ma foi ! Si bien que j'ai parfois honte pour eux *(Skrigneg)*

**ARWAZ** ['ærwəz-s] : [***arwaz*** 1931] n.f. ; Tanaisie

**Ur blantenn-arwaz** : Un plant de tanaisie *(Poullaouen)*

**ASARDIÑ** [a'zardə] : [***asardin*** XVII[e]] vb. ; (s') Hasarder

✗ *syn.* : ***riskañ***

**An eil na tantet pe asardet** : Le second avait tenté ou hasardé *(Poullaouen)*

**A-SE** [ə'ze(:)] : ad. ; D'autant / Par là même
✗ *m. comp.* : ***gwell-a-se***

**ASEADENN** [aze'ɑ:dən] : [***asezadenn*** 1992] n.f. (pl. **-ou** [azea'dɛnu]) ; Halte assise
**Ar min grogè ket barzh kin ha droc'hè ket. Ale ! Pich(e) kemed mond d'o(be)r un aseadenn ha tak-tak-tak ha hadkomañs** : La pierre n'accrochait plus et ça ne coupait pas. Allez ! Tu n'avais qu'à aller faire une halte assise et tac-tac-tac et recommencer *(Kleden)*

**ASEENN** [a'ze:ən] : [***azezenn*** 1944] n.f. (pl. **-ou** [aze'ɛnu]) ; Siège
✗ *cf.* : ***bank, kador, skaon***
**Ahe oa braw demp, oa laket aseennou ha-toud** : Là nous étions biens, il y avait des sièges d'installés et tout *(Plouïe)* ; **Ar c'heseg a ramplasse an trakteurien zo bremañ, (ne)med-seped neuhe vïe bet war-droad, n'é ket aseet war un aseenn !** : Les chevaux remplaçaient les tracteurs qu'il y a de nos jours, si ce n'est qu'on était alors à pied et non pas assis sur un siège ! *(Skrigneg)*
➢ **Aseenn-dreñw** : Siège arrière ; **Laket é ar vïou war an aseenn-dreñw** : Les œufs sont mis sur le siège arrière *(Brennilis)*

**ASEN** ['ɑ:zən] : [***asenn*** 1499] n.m. (pl. **-ed** [a'ze:nəd-t]) ; Âne / **ASENES** [a'ze:nəz-s] : [***asennes*** 1499] n.f. (pl. **-ed** [aze'ne:zəd-t]) ; Ânesse
**Hezh so un asen** : C'est un âne *(Lannedern)*
➢ **An hini a oar hag a houlenn / Zo sotoc'h evid un asen** : Celui qui sait et qui demande est plus bête qu'un âne *(Plouïe)*
➢ **N'é ket braw lak un asen da ebed (a-)benn né ket sec'hed** : Ce n'est pas facile de faire boire un âne quand il n'a pas soif *(Kleden)*

**ASEO / ASEAL / ARSEED / AJEL** [a'ze(w/ə)] [ar'ze:d-t] ['ɑ:ʒəl] : [***asezaff*** 1499 ; ***aseeiñ, aseza*** 1732] vb. ; S'asseoir
**Asev 'ta (te)** : Assieds-toi donc *(Plouïe)* ; **Aseamb amañ** : Asseyons-nous ici *(Kergrist)* ; **Aseet é war an treujou** : Il est assis sur le seuil *(Plouïe)* ; **Aseet war-gein ar chô** : Assis à cheval *(Poullaouen)* ; **Neuhe oamp aseet da gont ar gaos ene neuhe** : Nous étions alors assis là pour taper la discute *(Berrien)* ; **D'arseed oa (iv)e war an ta(li)er** : On devait s'asseoir sur la croupe *(Speied)* ; **C'hwi pis(e) un tamm dorchenn d'aseo** : Vous aviez un petit coussin pour vous asseoir *(Karais)* ; **Kenkoulz é dit aseo, n'é ket chom da saw ahe** : C'est aussi bien pour toi de t'asseoir que de rester debout *(Plouïe)* ; **Nann pegur neus poan sevel pé vé aseet** : Non puisque qu'elle a du mal à se lever lorsqu'elle est assise *(Plouïe)* ; **Ni oa 'tibiñ patates ha laezh, aseet en-dro d'ar chidour(e)n** : Nous mangions des patates au lait, assis autour du chaudron *(Skrigneg)* ; **Oh daon ! N'es ket d'aseo ahe, daon ! Janned so 'nev(e) aet alesse !** : Oh dam ! Ne va pas t'asseoir là, dam ! Jeannette vient juste de partir de là ! *(Skrigneg)* ; **Sete hañw aseo war korn ar harzh ha kontañ deusountoñ i-hun** : Il s'assied donc dans sur le coin du talus et parlait tout seul *(Skrigneg)* ; **N'eus kemed pa vijer war an droc'héres vijer aseet à charrañ 'nê** : Il n'y a que lorsqu'on était sur la faucheuse que nous étions assis à les conduire (les chevaux) *(Skrigneg)* ; **Me d'eñstaliñ ma zraou barzh ha 'h amp d'ase', zo kado(r)iou ha-toud !** : J'installe mes affaires dedans et nous allons nous asseoir, il y a des chaises et tout ! *(Plourac'h)* ; **C'hwi vïe d'arseed war an ta'er ha c'hwi denne teil ba-kreis-tre ar jô, an heñi-all denne ba lost ar c'harr** : Vous deviez vous asseoir sur la croupe et vous tiriez le fumier juste entre le cheval, l'autre tirait au bout de la charrette *(Speied)* ; **Ha pé chethen 'neoñ dreist da ma venn, ba-lec'h goueo mo droed da ajel war ar boned !** : Et lorsque je le jetterai par-dessus ma tête, là où il tombera j'aurai le droit de m'asseoir sur le bonnet ! *(Kergrist)* ; **Pudur ni oa aseet deus taol, het' é deut d'ar gujun d'hom c'haoud hag amzer daoñ** : Puisque nous étions assises à table, il est donc venu à la cuisine nous rejoindre, il avait tout son temps *(Skrigneg)*
➢ **Boud ajet war e spered** : Être inattentif
➢ **Lakad aseet** : Faire s'asseoir ; **Ha laket aseet neu'n deuh an daol ha vé tommet he dijuni dèi ha lak he bara ha-toud dèi ba'n hi c'hichenn** : On la fait alors s'asseoir à table, on lui chauffe son déjeuner et on lui met son pain et tout à côté d'elle *(Plouïe)*

**ASKELL** ['askəl] : [***asquell*** 1464] n.f. (pl. **-ou** [as'kɛlu] **askilli** [as'kili]) ; Aile
**Ya, 'vel ar yir neus askellou 'è, houzoh walc'h** : Oui, comme les poules qui ont aussi des ailes, vous savez bien *(Skrigneg)* ; **Ba'n askilli n'eus ket kalz tra ! Ar re-h(e) vé poêt dé-heul 'è, set' un tamm blas rà toud** : Il n'y a pas grand-chose dans les ailes ! On les cuit à la suite également, ça donne donc un peu de goût *(Laz)*
➢ **Digor e askellou** : Bourré (titubant) ; **Sell anaoñ 'ta, digor e askellou c'hoazh !** : Regarde-le donc, il est encore bourré ! *(Plouïe)*
➢ **Digor he askilli** : Large / À forte poitrine ; **Houzh é digor he askilli** : Elle est large / Elle a une forte poitrine *(Laz)*

**ASKELL-GROC'HEN** ['askɛl,grɔhən] : [***asquellcrochenn*** 1499] n.f. (pl. **askilli-kroc'hen** [as'kili,krɔhən]) ; Chauve-souris
✗ *syn.* : ***logod-penn-dall***
**Un askell-groc'hen, ya** : Une chauve-souris, oui *(Lannedern)*

**A-SKIZH / A-SKIJ** [(a)ski:z-s] [(a)ski:ʒ-ʃ] : [***a-skiz*** 1931] ad. ; De biais / En diagonal / Obliquement

✗ *syn.* : ***a-goste***

**Fouetaj 'skizh** : De la pluie cinglante de biais *(Poullaouen)* ; **'Skij é bet troc'het** : Il a été coupé obliquement *(Brennilis)*

**ASKLEDENN** [as'kle:dən] : [***ascloedenn*** *coupeau* 1499] n.f. ; Spatule en bois pour retourner les crêpes / fig. Gringalet

✗ *syn.* : ***spanell*** & *syn. fig.* : ***hanter-den, rostadenn, skantenn, skeudenn***

◆ Gringalet ; **Hezh zo un askledenn** : C'est un gringalet *(Plouïe)*

◆ Spatule en bois pour retourner les crêpes ; **Tap din an askledenn** : Prends-moi la spatule *(Karnod)*

**A-SKLEJ / A-CHLEJ** [skle:ʒ-ʃ] [ʃle:ʒ-ʃ] : [***à-stleige*** 1792 ; ***a-skleñj*** 1896] ad. : À la remorque / Traînant (-e)

✗ *cf.* : ***sklej***

**Netra 'sklej en-dro dèi** : Rien ne traînant autour d'elle *(Poullaouen)*

**ASKOL / ARSKOL** ['a(r)skəl] : [vx. br. ***scal*** ; ***ascollen*** 1464] coll. ; Chardon(s)

➢ **Askol-pik** : Chardon ; **An dra-he zo askol-pik** : C'est du chardon *(Plouïe)*

**ASKOL-GWENN** ['askəl,gwɛn] ['askəl,gwen] : [***ascol güen*** 1732] coll. ; Carline commune (*carlina vulgaris*)

**Be zo askol-melen, askol-gwenn** ['askəl,gwen] : Il y a du chardon jaune, de la carline commune *(Laz)*

**ASKOL-MELEN** ['askəl,me:lən] : coll. ; Chardon jaune (?)

**Be zo askol-melen, askol-gwenn** : Il y a du chardon jaune, de la carline commune *(Laz)*

**ASKORN / ESKORN** ['askərn] ['ɛskɔrn] : [vx. br. ***ascurn*** ; ***ascorn*** 1499] n.m. (pl. **eske(r)n** ['ɛskərn] ['ɛ̀skən] **eskorn(i)ou** [ɛs'kɔrn(j)u]) ; Os / par ext. Ossature

✗ *m. comp.* : ***mel-askorn***

**Troc'het an eskorniou ga'n heskenn** : Les os coupés à la scie *(Kareis)* ; **Hezh so un tamm deus eskern ma breur !** : C'est un bout d'os de mon frère ! *(Lokered)* ; **Ar lapin n'é kimed leun toud a eskern ! Ha kér 'vel 'h é !** : Le lapin ne contient que des os ! Et cher comme il est ! *(Plonee)* ; **Gwelloc'h gantañ lakad i annoarésed keit-ha oagn yowank pa reegn kemed eskorn ha kig, 'plass o(be)r loueou bihen ha laezh** : Il vaut mieux pour lui qu'il mette ses génisses tant qu'elles sont jeunes lorsqu'elles ne font que des os et de la viande, au lieu de faire des veaux et du lait *(Kallag)* ; **An dra-s(e) zepande deus ar goñformassïon ha deus ar c'horv, deus an eskorn** : Ça dépendait de la conformation et du corps, de l'ossature *(Kareis)* ; **Gwich-all vij(e) ket ka(ve)t sañwon ha vije gwraet sañwon ga eskern pe-moc'h ha soud kostik, vije laket hezh da virviñ hag a vije gwraet sañwon ga hezh !** : Autrefois on ne trouvait pas de savon et on faisait du savon avec des os de porcs et de la soude caustique, on le faisait bouillir et on en faisait du savon ! *(Skrigneg)*

➢ **C'hwitellig-eskorn** : Sifflet en os ; **Ha pé oa-hañw aretet ahe, an heñi bihan oa krog c'hwitellad ba ur c'hwitellig-eskorn** : Et lorsqu'il s'arrêta là, le petit commençait à siffler dans un sifflet en os *(Lokered)*

➢ **N'eus kim(ed) un tamm kroc'hen hag un tamm eskorn** : Il n'a que la peau sur les os *(Kolloreg)*

➢ **Torret é an eskern** : Le col de l'utérus est dilaté (m.-à-m. cassés sont les os) ; **'Benn vé torret 'n eskern** : Quand le col de l'utérus est dilaté *(Laz)*

**A-SORT** [ə'sɔ̀rd-t] : [***a-seurt*** 1958] loc. conj. ; Comme

✗ *syn.* : ***evel, gis, mod***

**Ur bann'h gwin kozh ha hi(ni) mad ! A-sort peus ket evet pell-zo** : Un coup de vieux vin et du bon ! Comme tu n'en as pas bu depuis longtemps *(Skrigneg)*

**A-SOUÏSS-A-DREÑW** ['su.isə,drɛ̃.w] : [***a-souz-drenv*** 1924] ad. ; À reculons / En reculant

➢ **Mond a-souïss-a-dreñw** : Avancer à reculons ; **Oh ! Ha hezh so un' digourdi, heñ a gerzh ! 'N-ur vond 'souïss-a-dreñw ga i voued hag a roul anê hag a gass anê !** : Oh ! Et c'est un dégourdi, il marche ! En avançant à reculons avec sa nourriture, et la rouler de l'amener ! *(Skrigneg)* ; **Bet meus bet gwel(et) 'nê 'h o(be)r se, 'hond 'souïss a-dreñw 'è, 'vel lær(e)s, ga ur c'hemener pe un tamm buzhugenn pe un dra m(e)nnag, buzhig bihen ah(e) meus bet gwel(et) 'nê 'sklejañ !** : Je les ai aussi vus faire ça, avancer à reculons, comme tu dis, avec une araignée ou petit ver de terre ou quelque chose, je les ai vus traîner là des petits vers ! *(Skrigneg)*

**ASSAMBLE** [a'sɑ̃mble] : [***assemblé*** 1576] n.f. (pl. **-ou** [asɑ̃m'ble-u]) ; Assemblée

**An tad, hezh, 'vel vé laret ba'n assambleou, na ar prepoñderañs** : Le père, lui, comme on dit dans les assemblées, avait la prépondérance *(An Uhelgoat)* ; **Daoust ha-hañw zo un' bennañket ba'h an assamble hag a oar o(be)r musik** : Y a-t-il quelqu'un dans l'assemblée qui connaît la musique ? *(Skrigneg)*

**ASSAMBLES / ASSAMES** [(a)'sɑ̃m(əs)] : [***ansambles*** 1576 ; ***asambles*** 1622] ad. ; Ensemble / En même temps

◆ Ensemble ; **Assames oc'h papred pe n'oc'h ket ?!** : Vous êtes toujours ensemble ou non ? *(Skrigneg)* ; **Med ar re-he vise é labourad assames ganomp memes-tra** : Mais nous travaillions quand-même ensemble *(Plouïe)* ; **Te**

**ha me ha ni toud assames !** : Toi, moi et nous tous ensemble ! *(Skrigneg)* ; **Ha (e)vid kaoud un tamm plijadur assames** : Pour avoir un peu de plaisir ensemble *(Plouïe)* ; **N'omp ket 'vid chom assames an eil kad egile mod-se** : Nous ne pouvons pas rester ensemble ainsi *(Skrigneg)* ; **Ahe vije un neubeud kêriou ha' vise tud vise assames 'labourad** : Il y avait là quelques villages et les gens travaillaient ensemble *(Plouïe)* ; **Ha red dê pa vegn o-dow assames, o-dow n'eint ket sañset d'o(be)r (ne)med un' !** : Et il leur faut quand ils sont tous les deux ensemble, tous les deux ne sont censés ne faire qu'un ! *(Plourac'h)* ; **Sete pé zigoueemp assames vê plijadur, sete mé c'hoant d'ond** : Quand on se retrouvait donc ensemble il y avait de l'animation, j'avais donc envie de venir *(Skrigneg)*

◆ En même temps ; **Ar re-he na devet assames** : Ils avaient brûlé en même temps *(Speied)* ; **Michañs oagn digoueet assames o-zri** : Ils arrivèrent probablement tous les trois en même temps *(Plonee)* ; **Oa ket braw cheñch toud an traou-m(añ) (a)ssames** : Ce n'était facile de changer tout ça en même temps *(Lokarn)*

- **Assames ga** : En compagnie de / Avec ; **Assames gati** : En sa compagnie *(Plonee)* ; **Ha hañw neuhe en-dro 'ssames gad himañ** : Et alors de retour en sa compagnie *(Berrien)* ; **Un eur meus da chom 'ssames ganes** : J'ai une heure à rester en ta compagnie *(Skrigneg)* ; **Hag ar mod-se beñ c'hwi ziskou(e)o ho micher assam' ganen** : Et comme ça ben tu découvriras ton métier en ma compagnie *(Sant-Hern)* ; **Hezh zo vevañ assames ga ur plac'h deus Kolloreg** : Il vit en compagnie d'une fille de Collorec *(Plouïe)* ; **Neuhe oa 'chom ba un tamm ti bihen ba'r bourk, 'ssames ga ma mamm-gozh** : Il habitait alors dans une toute petite maison au bourg, en compagnie de ma grand-mère *(Skrigneg)*
- **Diskiñ toud assames** : Tout apprendre en même temps ; **Ha n'é ket braw hañ ! Diskiñ toud an dra-he 'ssames** : Et ce n'est pas facile hein ! Apprendre tout ça en même temps *(Skrigneg)*
- **Dond assames ga *ub.*** : Accompagner *qqn.* ; **Deut (a)ssames ganiñ da-beked ar yêr in bissiklèt !** : Il m'avait accompagné jusqu'à la maison en bicyclette *(Skrigneg)* ; **Peus kemed dond ba'n ti assam' ganen, me 'h a da ziskoue doc'h !** : Tu n'as qu'à m'accompagner dans la maison, je vais te montrer ! *(Sant-Hern)* ; **Ni zo 'hond da ev(añ) ur bann'h d'an nec'h, dond a ret 'ssames ganemp ? – Daon ya 'ha !** : Nous allons boire un coup en haut, vous nous accompagnez ? – Ah oui ma foi ! *(Skrigneg)*
- **En-om veskañ assames** : Se mélanger à ; **Beñ a (e)n-om veske kalz an dud assames** : Ben les gens se mélangeaient beaucoup *(Plourac'h)*
- **Mond assames** : Aller de concert ; **Kar an eil n'a ket nes egile, red é dê o-dow mond assames** : Car l'un ne va pas sans l'autre, il leur faut tous les deux aller de concert *(Plourac'h)*
- **Mond assames ga *ub.*** : Accompagner *qqn.* / Aller avec *qqn.* ; **N'on ket 'vid mond (a)ssames ganes** : Je ne peux pas t'accompagner *(Skrigneg)*

**ASSÏED** [a'sijəd-t] : [***assiet*** 1632] n.m. (pl. **assiedou** [a'sje:du]) ; Assiette

✗ *syn.* : ***plad***

**Sec'hiñ an assïed** : Sécher l'assiette *(Lannedern)* ; **Assiedou ha bolennou** : Des assiettes et des bols *(Berrien)* ; **Lak an assiedou war an daol** : Mets les assiettes sur la table *(Plouïe)* ; **Hag vije rôet un assïed dê ha boued e-barzh, pezh a vije** : Et on leur donnait une assiette contenant de la nourriture, ce qu'il y avait *(Skrigneg)* ; **Ah ! Ur lahéres ! Aet ar geliedenn ba an assïed** : Ah ! Une tueuse ! La mouche est partie dans l'assiette (morte) *(Plouïe)* ; **Pé vije torret ur volenn pe un assïed, an dra-he oa ur c'holl** : Lorsqu'on cassait un bol ou une assiette, c'était une perte *(Skrigneg)* ; **Tao(l)-ple(d) mad da daped ba(r)zh d'assïed hag a zebi ket 'nê !** : Fait bien attention de na pas prendre dans ton assiette quelque chose que tu ne mangeras pas ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! P(a) ho bilhejou barzh da assïed, tap un' ha leusk ar peur-rest ga'r person !** : Oh ! Lorsque tu auras des billets dans ton assiette, prends-en un et laisse tout le reste au recteur ! *(Skrigneg)* ; **Ha neuhe vije laket ar chidour(e)n hag gad ar loa-bod vije lakeet ba'n assïed** : Et alors on mettait le chaudron et on mettait à la cuiller à pot dans l'assiette *(Pleiben)* ; **Ha neuhe hezh neuhe, ràet vise pilhou daoñ (iv)è, añfeñ an tammou truilhou ha hezh a ràe assiedou petramed bolennou** : Et alors lui, on lui donnait aussi des vieux chiffons, enfin les guenilles et il donnait des assiettes ou-bien des bols *(Lokmaria)* ; **Sete neuhe na gouïet pe-naos 'h o(be)r 'vid hadlak(ad) i gontell war an daol ! Ha hañw pos(añ) i gontell neuhe tal an assïed !** : Il avait donc alors su comment faire pour remettre son couteau sur la table ! Il posa alors son couteau à côté de l'assiette ! *(Skrigneg)*

**ASSISTANT-SOSSIAL** [asistãn-sosjal] : n.m. (pl. **assistantou-sossial** [asis'tãntu-sosjal]) ; Assistant(e) social(e)

**Me ma laret d'an assistant-sossial** : J'avais dit à l'assistante sociale *(Plonee)* ; **D'ar mar(e)-se oa ket assistantou-sossial na den e-bed !** : À cette époque il n'y avait pas d'assistantes sociales ni personne ! *(Plonee)*

**ASSOSSIASSÏON** [asosja'sijən] : [***association*** 1500] n.f. (pl. **assossiassionou** [asosja'sjɔ̃:nu]) ; Association

**Set(u) ni na gwraet neu'n un assossiassïon** : On avait donc fait une association *(Poullaouen)*

**ASSURAÑS** [a'sy:rɑ̃z-s] : [***assurancc*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [asy'rɑ̃su]) ; Assurance

**D'ar poent-te oa ket assurañsou war ar maes** : À ce moment-là il n'y avait pas d'assurances à la campagne *(An Uhelgoat)*

**ASSURIÑ** [a'syrə] : [***assuriff*** 1499] vb. ; Affirmer / Garantir

✗ *syn.* : ***gwarantiñ***

**Me assur dit** : Je te garantis *(Poullaouen)* ; **Me(d) me assur doc'h an heñi v(o)a bet 'lak(ad) an (dr)a-he en e benn, da chéñchañ heñzh a-maes ! Ba'r stad (e)mede !** : Mais je vous garantis que celui qui s'était mis ça en tête, de l'extraire ! Dans l'état dans lequel il était ! *(Pleiben)*

**ASTENN** ['astɛn] [as(t)ən] : [***asténñ*** 1732] n.vb. ; Étendage

➢ **Ober un astenn** : S'étendre (couché) ; **'H o(be)r un tamm as(t)enn war-lerc'h lein** : S'étendre un peu après le dîner *(Kleden)* ; **An dra-s(e) oa un tamm kousk kreis-te, un tamm pos ha 'h o(be)r un as(t)enn war-lerc'h mé lein** : C'était une petite sieste de midi, une petite pause et m'étendre après mon dîner *(Kleden)*

**ASTENN** ['astɛn] [as(t)ən] : [***astenn*** 1499] vb. ; Allonger / Étendre / Étaler / Étirer / Prolonger / Rallonger / Tendre

✗ *syn.* : ***gorveo, hirraad, ledañ*** ; & *cf.* : ***diverniañ***

◆ Étaler ; **Pé vije gwraet toas ha' vije lesket tew a-walc'h hag a vije astennet war ar billig neuhe 'velt ur grampouênn** : Lorsqu'on faisait la pâte on la faisait assez épaisse et on l'étalait alors sur la billig comme une crêpe *(Skrigneg)*

◆ Étendre ; **Bon ha oa ar sistemig astennet ar mod-se** : Bon et le petit système était étendu ainsi *(Berrien)* ; **Ar c'herc'h oa sterd da zornañ, sell ahe pé vije bet astennet war ar park diboe ur c'hrogad hag oa kalz aesetoc'h da zornañ ! Ha dibellañ ree, ya 'ha !** : L'avoine était difficile à battre, donc là lorsqu'il était étendu sur le champ depuis une bonne période il était beaucoup plus aisé à battre ! Et la balle se détachait, oui ma foi ! *(Berrien)* ; **Hag a vije ar c'hargad vije astennet war ar park hag a vije lesket da sec'hañ ahe gis-se, goûd a res blam d'o(be)r petra ? Blam da zibellañ 'naoñ** : Et le chargement était étendu sur le champ et on le laissait sécher là-même, sais-tu pourquoi faire ? Afin de leur enlever leur balle *(Berrien)*

◆ Prolonger ; **Me(d) a-wichou ba'h hoh hunvïou a zo un dra m(e)nnaket hag astenno an de war-lerc'h 'o hunveet !** : Mais parfois dans vos rêves, il y a quelque chose qui s'étendra le jour après avoir rêvé ! *(Skrigneg)*

◆ Rallonger ; **Astenn ra an devechou** : Les jours rallongent *(Pleiben)*

➢ **Astenn e hinou** : Se mêler de tout ; **Houmañ zo deut ahe da astenn he ginou** : Elle est venue pour se mêler de tout (faire sa commère) *(Plouïe)*

➢ **Astenn e skassou** : Étendre ses panards ; **Astenn e skassou dindan an daol** : Étendre ses panards sous la table *(Laz)*

➢ **Astenn e vri** : Faire son curieux ; **Houmañ zo deut ahe da astenn he vri** : Elle est venue là faire sa curieuse *(Plouïe)*

**ASTOMMAÑ** [as'tɔmə] : [**astomma** 1931] vb. ; Réchauffer

✗ *syn. :* ***tommañ*** ; & *cf.* : ***tomm***

**Gwraet é, n'eus kime astommañ** : C'est fait, il n'y qu'à réchauffer *(Pleiben)*

**ASTRAFER** [a'strafər] : [***astrafer*** 1992] n.m. (pl. **-ion** [astra'fɛrjɔ̃n]) ; (un) Rigolo

**Hemañ zo un astrafer !** : C'est un rigolo *(Kergrist)*

**ASTRAFOU** [a'strafu] : [***astrafou*** 1992] n.pl. ; Manières / Simagrées

✗ *syn.* : ***ardou, arveiou, geisou, tailhou***

◆ Manières : **Houzh ra astrafou !** : Elle fait des manières *(Karnod)*

◆ Simagrées : **Ober astrafou (e)n-ur zañsal** : Faire des simagrées tout en dansant *(Poullaouen)*

**A-STRIBILH** [ə'stri:biʎ] : [***a-stribil*** 1906] ad. & prép. ; Pendant (-e) / Suspendu (-e)

✗ *syn.* : ***a-istribilh, a-zribilh, en-istribilh, e-skourr, istribilh, krog*** ; & *cf.* : ***stribilhon***

**Ar re-he vije poahet gañ ar mouged ba ar chiminar ! Mogedet, a-stribilh** : Elles étaient cuites à la fumée dans la cheminée ! Fumées, suspendues *(Bolazeg)*

➢ **Lakad *udb.* a-stribilh** : Suspendre *qqchose* ; **Ah ! Goude ya ! Vijent laket a-stribilh, ar c'hostïennou, pa vijent sall a-walc'h hag a-blassou vije ket sallet mad !** : Ah ! Après oui ! On les suspendait, les flancs, lorsqu'ils étaient assez salés et par endroits ce n'était pas bien salé ! *(Skrigneg)*

**A-STROÑS** [a'strɔ̃:z-s] : [***a-stroñs*** 1927] ad. ; Violemment (lourdement, pesamment...)

**Koueet 'stroñs** : Tombé violemment *(Poullaouen)*

**ASTUD** ['astyd-t] : [***astut*** XV[e]] ad. & n.m. ; Minable

**Distok da rewr alesse, astud !** : Lève ton cul de là, minable ! *(Poullaouen)*

**ATAK** [atak] : [***attacq*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [a'taku]) ; Attaque (& maladie)

✗ *syn. (maladie)* : ***fallaenn, fallijenn***

◆ Attaque ; **Pé vije bet un atak, an devechou war-lerc'h vïeh 'charr(ad) ar re-varw** : Lorsqu'il y avait eu un attaque, les jours d'après vous charroyiez les morts *(An Uhelgoat)* ; **Setou Kroc'henig voa aet ga e damm marc'h kozh da-beked lec'h oa an hent d'ond war an atak ! War an arme** : Kroc'henig partit donc avec son vieux cheval jusqu'au lieu où se trouve la route pour aller à l'attaque ! Sur l'armée *(Plonee)* ; **Ha me yey d'o(be)r un atak (e)vi(d)oc'h, n'o ket doc'h d'hond war-wel ha me vrevo toud ar re-he-all** : Et j'irai faire une attaque pour vous, vous n'aurez pas à apparaître et je briserai tous ces autres-là *(Plonee)*

◆ Attaque (cardiaque) ; **Ha bremañ neuhe, an hini kozh, pé na bet un atak, oa aet da vall, paraliset oa bet un tamm** : Et alors maintenant, le vieux, lorsqu'il eut une attaque, il déclina, il fut légèrement paralysé *(An Uhelgoat)*

**ATAKAÑ** [a'taka] : [***attaqui*** 1659] vb. ; Attaquer

✗ *syn.* : ***lammañ ga, mond da***

**Sete atakent mignoc'h a draou, oagn deut teñgn(o)us ! Ya, mechant !** : Ils attaquaient donc plus, ils étaient devenus teigneux ! Oui, méchants ! *(Plonee)* ; **Med gwech-ell meus bet klêt lared memes-tra neb oa geier vise red diwall ar merc'hed da gano, kar ar bleizi oa bet hag atake tud pé oa bleizi dre-amañ, med (a)boe ahe so pell-zo sur** : Mais j'ai entendu dire qu'autrefois, quand-même sans que ce soit des mensonges, qu'il fallait empêcher les femmes de chanter, car il y avait les loups qui attaquaient les gens lorsqu'il y avait des loups par ici, mais de là ça fait certainement très longtemps *(Ponvel)*

**ATAW / ATO** [(a)'taw] ['ato] : [***ato*** 1677 ; ***ataü*** 1723] ad. ; Quoi qu'il en soit / Toujours / Tout le temps

✗ *syn.* : ***dalc'h-mad, papred***

◆ Quoi qu'il en soit ; **Med dre amañ vé ket gwraet kin 'taw** : Mais quoi qu'il en soit par ici on ne le fait plus *(Plouïe)*

◆ Toujours ; **Ato vé kontant** : Il est toujours content *(Pleiben)* ; **O heñi vise ar gwellañ 'taw** : C'était toujours le leur le meilleur *(Plouïe)* ; **Ato vïe lar(e)t an dra-he domp !** : On nous disait toujours ça ! *(Plonee)* ; **Ya, go(ude)-se 'n-heñi vegn livet ato !** : Oui, c'est toujours ensuite qu'on les teint (les bas) ! *(Kolloreg)* ; **D'ar c'hont oa hag é dèoñ 'taw ka(s)i-sur !** : C'était au comte et c'est très certainement toujours à lui ! *(Brennilis)* ; **Me(d) un' mennañket hallche be tached 'taw** : Mais il y a toujours une (pomme) qui pouvait être tachée *(Skrigneg)* ; **Houzh oa ur feurm ha' zo chomet 'taw 'vel a oa** : C'était une ferme qui est toujours restée comme elle était *(Plouïe)* ; **Ato oa un' gad ur sailhad-dour d'aros (a)nèoñ** : Il y en avait toujours un muni d'un seau d'eau pour l'arroser *(Berrien)* ; **Ha sete kasimant ato vise 25 $** : Et donc c'était quasiment toujours 25 $ *(Ar C'hastell-Ne)* ; **An dra-he oa bet ataw ha' zo papred mechañs** : Ça a toujours existé et ça existe probablement encore *(Plouïe)* ; **Plous-kerc'h, hezh oa ar gwellañ 'e... (A)taw memes !** : De la paille d'avoine, c'était aussi la meilleure... Toujours d'ailleurs ! *(Berrien)* ; **Me vïe ato c'hoa(r)i ga tud ha' voagn ket o-hun** : Je jouais toujours avec des gens qui n'étaient pas seuls *(Sant-Wazheg)* ; **Ar re neus c'hoant da labour(a)d amañ hi-m(añ) gav labour ato** : Ceux qui veulent travailler ici-même trouvent toujours du travail *(Lannedern)* ; **Breum(añ) on dihan(e)t, me(d) blij din 'h o(be)r un tamm 'taw !** : J'ai maintenant arrêté, mais j'aime toujours faire un peu ! *(An Uhelgoat)* ; **Me(d) be (e)mañw ato ba b(e)-lec'h vïemp 'h o(be)r krampouzh** : Mais il est toujours là où nous faisions des crêpes *(Sant-Wazheg)* ; **Ya, med 'n-om zibrouilhet mad meus bet gwraet ato !** : Oui, mais je me suis toujours bien débrouillé ! *(Kolloreg)* ; **D'ar mar(e) oan-me yowank vise mo(d)-se ato, vïe boniou 'vi(d) ar bar(a) ato** : À l'époque où j'étais jeune c'était toujours comme ça, il y avait toujours des bons pour le pain *(Lannedern)* ; **Lesquélen zo ato ba Lokereg, an heñi neus c'hoant d'ond da wel p(e)-lec'h oa, ba kornad Brasparzh** : Lesquélen est toujours à Loqueffret, celui qui veut aller voir où c'était, dans la région de Brasparts *(Lokered)* ; **Med goulskoude meus bet klêt lared ato, pugur n'eus ket, justamant ba'r gwinizh-du, n'eus ket gluten** : Pourtant j'ai toujours entendu dire, puisqu'il n'y a pas, justement dans le sarrasin, il n'y a pas de gluten *(Pleiben)* ; **An heñi a dape ar vronn a-raog, houzh vise an heñi gwellañ 'taw, hezh zelc'he houzh da bek(ed) ar fin** : Celui qui attrape la mamelle de devant c'était toujours la meilleure, il la tenait jusqu'à la fin *(An Uhelgoat)*

◆ Tout le temps ; **Ha vijes pleget, 'houzoh walc'h, 'taw pa(d a)n de** : Et tu étais plié, tu sais bien, tout le temps toute la journée *(Plouïe)* ; **Hag hezh oa deut neuhe mechañs da aneo (aha)namp ha me vise hond ha tond ato d'ober ma missionou** : Et il avait sûrement fini par nous reconnaître moi qui allais et venais tout le temps pour faire mes missions *(Ar C'hastell-Ne)*

**ATELIER** [a'tɛlj(ər)] : [***atalier*** 1992] n.m. (pl. **-ou** [atɛ'ljèru]) ; Atelier

**Neu'n vo daw dac'h chom ba'r gêr da sekour aha(n)on ba'n atelier** : Il te faudra alors rester à la maison pour m'aider dans l'atelier *(Sant-Hern)* ; **Ha 'n ateli(er) 'vi(d) labour(a)d ba-kreis ar c'hoat hag ar loch ba-kreis ar c'hoat 'e ! Hag an tan ba-kreis ar loch !** : Et l'atelier pour travailler en plein bois et la hutte en plein bois également ! Et le feu au centre de la hutte ! *(An Uhelgoat)*

**ATO** ['atɔ] : [***addozw*** 1992] n.m. ; Œuf couvi / Nichet

✗ *cf.* : ***doiñ***

**ATRAPAÑ** [a'trap(ə)] : vb. ; Attraper / Choper

✗ *syn.* : ***cherriñ, pakañ, taped***

**Oan deut maes ha me na atrap ur skubellenn da roiñ koat dèi, dre ma teue d'an traoñ** : Je suis sortie et j'ai attrapé un balai pour le rouer de coups (le rat), à mesure qu'il descendait *(Plouïe)*

**ATREJOU** [a'tre:ʒu] : [***atrejou*** 1732] n.pl. ; Débris / Cassures / Décombres / Effondrilles

✗ *cf.* : ***brujunachou, diharzhachou***

**Douar-gretel, un tammig kras ah(e) his-se, atrejou mein-glas tammig 'e** : De la terre aride et graveleuse, un peu desséchée comme ça, des débris d'ardoises aussi quelque peu *(Laz)*

**A-US / A-HUS / L'US / A-UC'H** [(a')yz-s] [hyz-s] [lyz-s] [yx-h] : [***ahuz*** 1659] ad. & loc. prép. ; Dessus / (**- da**) Au-dessus (de)

✗ *syn.* : ***dreist, war-horre, war-lein*** ; & *cf.* : ***diwar, diwar-horre, diwar-lein***

◆ Au-dessus (de) ; **Hag sa(v)et an orz a-hus d'ar sant** : Et il leva la masse au-dessus du saint *(Landelo)* ; **Tôenn (e-)bed us d'ar c'hondukter** : Pas de toit au-dessus du conducteur *(An Uhelgoat)* ; **Ar sparvell bras vé alïes us d'ar wantenn é troiñ uhel-mat** : La buse tourne souvent bien haut au-dessus du vallon *(Poullaouen)* ; **Gallet na,**

**(a-)benn ar fin, kaoud un oto, ur gapotenn us d'he venn** : Il avait finalement pu avoir une auto pourvue d'une capote *(Poullaouen)* ; **Chouket un tamm bazh ba'r vager, beñ us d'ar gwele !** : Un bout de bâton enfoncé dans le mur, au-dessus du lit ! *(Ponvel)* ; **Hag oa ur (v)oèr(e)b di(n)-me oa 'chom ba'r gambr 'us da vamm-ïou !** : Et j'avais une tante qui habitait dans la chambre au-dessus de ton arrière-grand-mère ! *(Skrigneg)* ; **Ha pezur heñw oa kousk(ed) ah(e) 'uc'h ar c'heseg, heñ gle(v)e ar c'heseg 'haloupad war 'r c'hour 'è** : Et puisqu'il dormait là au-dessus des chevaux, il entendait aussi les chevaux courir dans la cour *(Laz)* ; **Ar vil(in) vije d'an dan hag a neuhe vije gwraet ur lor-zi bleñch hag an dud a vije 'chom a-us d'ar vil(in)** : Le moulin était en dessous et alors on faisait un plancher en bois et les gens habitaient au-dessus du moulin *(Skrigneg)*

**AVAL / AWAL** ['awəl] ['ɑːɔl] : [gaul. ***auallo*** ; vx. br. ***abal*** ; ***aual*** 1499 ; ***aval*** 1850] n.m. (pl. **-ou** [a'vɑːlu]) ; Pomme

✗ *m. comp.* : ***maléres-avalou***

**Avalou douss** : Pommes douces *(Plouïe)* ; **Hag so avalou zo aw dija !** : Et il y a des pommes qui sont déjà mûres ! *(Poullaouen)* ; **Hezh zo un awal fouesk** : C'est une pomme blette *(Plouïe)* ; **Ur varlennad avalou gati** : Elle avait un plein giron de pommes *(Poullaouen)* ; **Bloñsed é an avalou** : Les pommes sont meurtries *(Plouïe)* ; **Avalou bleudeg** : Pommes farineuses *(Poullaouen)* ; **(A)valou melen** : Des pommes mûres *(Pleiben)* ; **Un druilhad avalou** : Une grappe de pommes *(Poullaouen)* ; **Chilpet neus e aval d'e gamarad** : Il a chapardé la pomme de son camarade *(Plouïe)* ; **Avalou kignet ha bloñsed** : Des pommes écorchées et meurtries *(Poullaouen)* ; **Pa ket droad da douch deus un awal !** : Tu n'avais même pas le droit de toucher à une pomme ! *(Plonee)* ; **Ar re a lampe war an avalou ha 'n traou !** : Ceux qui se jetaient sur les pommes et autres ! *(Ponvel)* ; **An treujou oa chom(e)t, mod-all nagn debet toud an avalou !** : Il restait les trognons, ils avaient sinon mangé toutes les pommes ! *(Poullaouen)* ; **Ha pleget ba'n tu di-barzh hag ur c'houchad-avalou (a)darre** : On pliait l'intérieur et une nouvelle couche de pommes *(Skrigneg)* ; **Avalou lakeet da bezheliñ un tamm, da ho(r)tos mond d'ar pressou(e)r** : Des pommes qu'on faisait un peu blettir, en attendant d'aller au pressoir *(Skrigneg)* ; **Ba du-m(añ) vé un dra m(e)nnaket hag a zeb an avalou ! N'ounn ket pet(r)a é...** : Il y a quelque chose chez moi qui mange les pommes ! Je ne sais pas ce que c'est... *(Poullaouen)* ; **Med an dra-mañ ree kalz deus an avalou (iv)e, n'é ket an dud oa kaos ma'hat** : Mais ça dépendait aussi beaucoup des pommes, les gens n'étaient probablement pas toujours en cause *(Plouïe)* ; **Digass(et) vise tammou traou domp deus ar yêr : Avalou, wechou vis(e) bomboñiou** : On nous apportait quelques trucs de la maison : Des pommes, parfois des bonbons *(Kergloff)* ; **Ar Sant-Brïeg ahe vise avalou mad, Sant-Brïeg Ru ! Ar reñ-s(e) ree jistr, med spontus !** : Les [pommes] Saint-Brieuc là, c'étaient de bonnes pommes, Saint-Brieuc Rouges ! Elles faisaient du cidre, mais excellent ! *(Kareis)* ; **'Vid reiñ plass daoñ dé waskañ an avalou, ur waskadenn vise gwraet deusouti** : Pour lui faire de la place pour presser les pommes, on appelait ça une motte *(Kareis)* ; **Bremañ ! Goude oa avalou ba-tre treid ar re-yowank douchont ket 'nê kin, nann** : De nos jours ! Bien qu'il y ait des pommes entre les pieds des jeunes, ils ne les touchent plus, non *(Ponvel)* ; **Pa vije chet(et) an dorchenn kuit zebent an avalou 'è, an avalou gwasket, tamm plous oa etresse !** : Lorsqu'on jetait la motte, elles mangeaient aussi les pommes, les pommes pressées mêlées de paille ! *(Skrigneg)* ; **Ar saout a c'hwee diwar ar melchon ha diwar an avalou ! Ma zebent kalz avalou, 'beñ ar veuc'h a gouee maro !** : Les vaches gonflaient en consommant le trèfle et les pommes ! Si elles mangeaient beaucoup de pommes, ben la vache tombait morte ! *(Skrigneg)* ; **Ar jistr ha-traou vise ba'r feurmiou lec'h oa ur bern avalou, med ba-lec'h vise ket avalou walc'h vise red da evañ dour 'è** : On faisait le cidre et autres dans les fermes où il y avait un tas de pommes, mais là où il n'y avait pas assez de pommes, il fallait aussi boire de l'eau *(Ponvel)* ; **Ba'h ar gwe vije toud an avalou put ha toud ar reñ-he vije destumet toud ha poahet toud d'o(be)r koñfitur d(a) laka(d) war ar bar(a) !** : Dans les arbres toutes les pommes étaient âcres et elles étaient toutes ramassées et cuites pour faire de la confiture pour mettre sur le pain ! *(Skrigneg)* ; **Hag meus choñj oan bet frêet ga ma mamm war-digar(e) ma tapet un awal deus un' gozh, despugnet 'naoñ 'ziwar an hent ha torchet 'naoñ hag da zebiñ !** : Et je me rappelle que j'avais été fouetté par ma mère sous prétexte que j'avais pris une pomme d'une vieille dame, je l'avais ramassée sur la route, essuyée et mangée ! *(Plonee)*

- **Aval ar gorzailhenn** : La pomme d'Adam *(Poullaouen)*
- **Avalou c'hwerw-ru** : Pommes aigres-rouges ; **C'hwerw-ru, 'r re-h(e) zo avalou d'o(be)r chistr ha chistr mad siken !** : Des aigres-rouges, ce sont des pommes pour faire du cidre et du bon cidre même ! *(Laz)*
- **Avalou blod** : Pommes molles *(Kareis)*
- **Avalou douss-kaol** : Pommes douces et vertes ; **An avalou douss-kaol, mañier-ru deus un tu ha glas deus an tu-all, ar re-he oa douss, avalou mad da zeb oaint i(v)e** : Les pommes « douss-kaol », une sorte de rouge d'un côté et verte de l'autre côté, elles étaient douces, elles étaient aussi de bonnes pommes à manger *(Plouïe)*
- **Avalou douss-trenk** : Pomme aigres-douces *(Plouïe)*
- **Avalou-Jermen / Avalou-Chermen** : Pommes Germaine ; **Avalou-Chermen so ah(e)** : Il y a là des pommes Germaines *(Ar C'hastell-Nee)* ; **Avalou-*Germaine*, be zo ar bla-m(añ), avalou trenk, childrenk, oh ya ! Trenk-mat vé-hegn da gomañs, ba'r *Germaines* zo bla-m(añ), mignoc'h 'vid boès** : Des pommes Germaines, il y en a cette année, des pommes aigres, aigrelettes, oh oui ! Elles sont bien aigres pour commencer, dans les Germaines qu'il y a cette année, plus que d'habitude *(Laz)*
- **Avalou-jistr** : Pommes à cidre ; **Ga avalou-jistr !** : Avec des pommes à cidre ! *(Skrigneg)*
- **Avalou kaled** : Pommes dures ; **Avalou kaled vise gwraet deusoute, deus lod (a)nê hag avalou blod 'e** : On appelait ça des pommes dures, de certaines d'entre elles et aussi des pommes molles *(Kareis)*
- **Avalou kaol-moc'h** ['ɑːɔlkol,mɔx-h] (pl. **avalou kaol-moc'h** [a'vɑːlukol,mɔx-h]) : Pomme de pommier sauvage ; **An avalou kaol-moc'h, an dra-h(e) é an awal** ['ɑːɔl] **n'é ket bet grefet 'nèoñ** : Les pommes *kaol-moc'h*, c'est la pomme qui n'a pas été greffée *(Laz)*
- **Avalou zo diga'r wênn** : L'arbre donne des pommes ; **Ya, me(d) an di-all oa ur bern avalou oa aw, pemp pe c'hwec'h digan ar wênn hag so e(rr)o aw dija ! Ha fenoñs on aet da wel : Heñi e-bed kin !** : Oui, mais l'autre jour il y avait énormément de pommes qui étaient mûres, l'arbre en donnant cinq ou six qui sont déjà mûres ! Et aujourd'hui je suis allé voir : Plus aucune ! *(Poullaouen)*

- **Gwastellenn-avalou** : Grosses galettes aux pommes (deux grosses galettes avec des pommes au milieu) ; **Ur wastellenn-avalou ! Heus ket bet debet gwich e-bed ?** : Une grosse galette aux pommes ! Tu n'as jamais mangé ça ? *(Skrigneg)* ; **Gwich-all vije gwraet gwastell hag a vije tew, pé vije gwraet 'n toas a vije lesket tew a-walc'h hag a vije astennet war ar billig neuhe 'velt ur grampouênn, war an dra-he vije laket avalou troc'het in rond ahe partoud ha hadlaket neuhe war o gourr(e) c'hoazh ur wastellenn-all da gu an avalou** : Autrefois on faisait de grosses galettes, lorsqu'on faisait la pâte on la faisait assez épaisse et on l'étalait alors sur la billig comme une crêpe, dessus on mettait là des pommes coupées en rond partout et on remettait alors par-dessus une autre grosse galette pour cacher les pommes *(Skrigneg)*
- **Markou-avalou** : Marc de pommes ; **Hag alïes a c'hweent diwar ar markou-avalou !** : Et souvent ils gonflaient en consommant le marc de pommes ! *(Skrigneg)* ; **Hezh é ar maout hag ar viñs hag an dra-m(añ) oa an daol, ba-lec'h vise lak(et) ar markou** : C'est le mouton et la vis et ceci est la maie, là où mettait le marc *(Kareis)*
- **Maskachou-avalou** : Les résidus de marc de pommes *(Pleiben)*
- **Maskou-avalou** : Marc de pommes *(Pleiben)*
- **Peus kim(ed) frot(añ) e rèr g'un awal poazh !** : Tu n'as qu'à lui frotter le cul avec une pomme cuite ! (se dit de *qqn.* ne tenant pas l'alcool) *(Laz)*

**AVAL-NEDELEG / AWAL-NEDELEG** ['awəlne,de:ləg-k] : n.m. (pl. **avalou-Nedeleg** [a'vɑ:lune,de:ləg-k]) ; Orange (fruit)

**Gwech-all vise rôet un awal-nedeleg d'ar vugwale (ne)med da ouel-Nedeleg** : Autrefois, on offrait une orange aux enfants seulement à Noël *(Plouïe)*

**AVAL-ORAÑJED / AWAL-ORAÑJED** ['ɑ:vəlo,rɑ̃:ʒəd-t] ['awəlo,rɑ̃:ʒəd-t] : [cf. ***aval oranj*** 1903] n.m. (pl. **avalou-orañjed** [a'vɑ:lu o,rɑ̃:ʒəd-t]) ; Orange (fruit)

**Un awal-orañjed meus rôet dit dija** : Je t'ai déjà donné une orange *(Skrigneg)* ; **Ar seurésed na laret demp mijemp avalou-orañjed ha banan ha traou mïemp ket droed ba'r yêr** : Les sœurs nous avaient dit que nous aurions des oranges et des bananes et des choses que nous avions pas le droit à la maison *(Skrigneg)*

**AVAL-PECH** ['ɑ:vəl,pɛʃ] ['awəl,pɛʃ] : [***aval pechès*** 1732] n.m. (pl. **avalou-pech** [a'vɑ:lu,pɛʃ]) ; Pêche (fruit)

**Be oa avalou-pech 'è** : Il y avait aussi des pêches *(Laz)*

**AVAL-PIN / AWAL-PIN** ['ɑ:val,pin] ['awəl,pin] : [***aual pin*** 1633] n.m. (pl. **avalou-pin** [a'vɑ:lu,pin]) ; Pomme de pin

**An aval-pin vije koueet pell-zo war an dou(a)r deja** : La pomme de pin était déjà tombée depuis longtemps sur le sol *(Skrigneg)* ; **Ar saout vije an avalou-pin, deuh ar re-he oa ha vije ka(v)et ha 'h eemp pell da glask anê a-wechou** : Les vaches étaient les pommes de pin, y en avait et on en trouvait et nous allions parfois loin les chercher *(Skrigneg)* ; **Heñ vije ar c'hole hag ar veuc'h neuhe vije (a)n (hi)ni-all (iv)e, an hini vije sterd c'hoazh he deliou ba'n awal-pin** : Lui c'était le taurillon et alors la vache c'était l'autre aussi, celle dont les feuilles étaient encore dures dans la pomme de pin *(Skrigneg)* ; **(A-)wechou vije ka(v)et ur weenn-bin ha' ree avalou-pin bihannoc'h, ar re-he vije ar loueou bihen hag an traou ar mod-se** : Parfois on trouvait un pin qui faisait des pommes de pin plus petites, elles étaient les petits veaux et les animaux comme ça *(Skrigneg)* ; **Pass ga'n avalou-pin matresse, med cheuiou ar mod-se, tammou cheu, ga'r raden** : Pas avec des pommes de pin peut-être, mais des jeux comme ça, des petits jeux, avec de la fougère *(Lokmarïa)* ; **Ya, c'hoa(r)i ti-bihen ha c'hoazh vije tapet ker(e)n, an deliou d'o(be)r ar saout ! Ar reñ-he vije ar saout ! Hag avalou-pin lakeemp d'o(be)r 'n deñved neuhen 'è** : Oui, jouer à la dînette et de plus on prenait du houx, les feuilles pour faire les vaches ! C'étaient les vaches ! Et nous mettions alors aussi des pommes de pin pour faire les moutons *(Skrigneg)*

**AVALOU-DOUAR / 'VALDOUAR / AVALOUAR** [a'valu,du$^{a}$r] [(a)va'luwər] [val'du:r] : [pl. ***avaloü-doüar*** 1732] coll. (sing. **(a)val(d)ou(a)r(e)nn** [va'lu:rn] **(a)val(d)ouarenn-douar** [valu'ɑ:rən'duwər]) ; Patates / Pommes de terre

✗ *syn.* : ***patates, pato***

**A'l-douar zo hardi !** : Il y a des pommes de terre en quantité ! *(Plonee)* ; **Ur renkad 'valouar, ya** : Une rangée de pommes de terre, oui *(Speied)* ; **Kignañ 'val-douar d'ober lein** : Éplucher les patates pour faire le dîner *(Plonee)* ; **C'hwénnad pitrabes petram 'val-dou'r** : Sarcler les betteraves ou-bien les pommes de terres *(Lannedern)* ; **Korz-'valouar, komañs(e)t eint d'o(be)r korz !** : Des pieds de pommes de terre, elles ont commencé à faire de la tige ! *(Speied)* ; **Be zo 'r bla(v)ezh a'l-douar 'r bla-m(añ)** : Cette année est une année à pommes de terre *(Laz)* ; **Kaol-'valouar ? Komañs(e)t é 'n avalouar d'o(be)r kaol** : Des fanes de pommes de terre ? Les pommes de terres ont commencé à faire des fanes *(Speied)* ; **Hag a voa ganin ba mé flad pemp tamm 'valouar !** : Et je n'avais dans ma gamelle que cinq morceaux de patates ! *(Sant-Wazheg)* ; **Deuh ar c'hreis-te, fritet an aval-(d)ouar ar mod-se ga'r c'hig** : Le midi, des pommes de terres frites comme ça avec la viande *(Kolloreg)* ; **Hag ar mod-se 'n-heñi namp komañset 'had aval-douar** : C'est comme ça que nous avons commencé à semer les pommes de terres *(Sant-Wazheg)* ; **Oa toud an dud 'tespun 'val'ouar ha kont(o) traou 'è** : Tout le monde ramassait les pommes de terre et racontait des trucs aussi *(Speied)* ; **Loa(r)iet é un aldouarenn deut glas ga'r loar ma peus c'ho(a)nt** : « Loariet » c'est une pomme de terre qui a verdi à cause de la lune si tu veux *(Laz)* ; **Gwel a rañw mé samm avalouarenn, ma vïe bet pemp avalouarenn-dou'r...** : Je vois mes bouts de patates, si ça avait été cinq patates... *(Sant-Wazheg)* ; **Douariñ 'valouar, an dra-h(e) so sev(e)l douar war an avalouar** : Butter les pommes de terres, c'est les lever la terre sur les pommes de terre *(Speied)* ; **Da 'n dra-(ho)nt zigassè choñj din da mé liorzh c'hoazh, 'vid 'h o(be)r 'vel-dê 'touariñ 'valouar** : D'ailleurs ça me faisait penser à mon potager, pour faire comme eux buttant les pommes de terres *(Speied)* ; **Ha pé vise gwraet ur chidourena(d) 'val-dou'r d'ar moc'h vije lak(e)t ar re-vras war-gorr(e) blam dê da boèiad** : Et lorsqu'on faisait une chaudronnée de pommes de terres aux cochons on mettait les grosses au-dessus afin qu'elles cuisent *(Plonee)* ; **Ho merc'h neus kemeret mignoc'h bar(a) (e)vi(d) 'valouar na**

**zebo, c'hwi zo bet 'tibiñ ahe tro deg-eur ga'r vugwal(e) !** : Votre fille a pris plus de pain qu'elle ne mangera de patates, vous avez mangé là vers dix heures avec les enfants *(Sant-Wazheg)* ; **Diboulzenn' an avalouar, tenn ar poulz 'ziwar'nê, ar re-h(e) so poulz war'nê 'è, tenn ar poulzennou 'vid lakad 'nê dé jerm(iñ) raog hadañ 'nê** : Dégermer les pommes de terre, leur enlever les germes, ils ont des germes aussi, enlever les germes pour les mettre à germer avant de les semer *(Speied)* ; **Ale ! Amañ (e)ma ar fouet, ale ! Po da zestum 'valouar ! Pé vo despugnet an avalouar (v)o ar saout da hor(o) ! Pé vé saout da hor(o) a vé ar moc'h da vouet(a) !** : Allez ! Le fouet est ici, allez ! Tu auras les pommes de terre à ramasser ! Lorsque tu auras ramassé les pommes de terre tu auras les vaches à traire ! Et lorsqu'il y a des vaches à traire, il y a les cochons à nourrir ! *(Plonee)*

➢ **Hemañ a zebo ket hanter-kant 'valou'r'nn kin** : Il ne mangera plus cinquante patates (il va mourir)

**AVAL-TROAD / A'OL-TROAD** ['awəl,trwɑːd-t] ['aːɔl,tr(ɔ/ɑ):d-t] : [***aval-troad*** 1942] n.m. ; Cheville

✗ *syn.* : ***moustroad*** ; & *cf.* : ***moustorn***

**An a'ol-troad, ar moustreid, an dra-h(e) zo 'vi(d) ar c'heseg, ho « aval-troad » é sañs(et) o moustroad** : La cheville, les pâturons, ça c'est pour les cheveux, et ton « aval-troad » c'est sensément leur pâturon *(Laz)*

**A-VANDENN** [a'vɑ̃ndən] : [***a vanden*** 1828] ad. ; En bande

✗ *cf.* : ***bandenn***

**Ar re-yowank, a-vandenn, james un' e-hun, ree tro an tïer ba'r c'hêriou** : Les jeunes, en bandes, jamais un tout seul, faisaient le tour des maisons dans les villages *(An Uhelgaot)*

**AVAÑS / AÑVES / AÑWES** [a'vɑ̃.s] ['ɑ̃ːvəz-s] ['ɑ̃ːwəz-s] : [***auanç*** 1519] n.f. (pl. **-ou** [a'vɑ̃.su]) ; Avance / fig. Avantage

✗ *syn.* : ***avantaj*** ; *m. comp.* : ***war-añves***

◆ Avance ; **An avañs oa war da bêi ha fiche keme(d) goull ha vije digass(et) dit** : L'avance était sur ta paye et tu n'avais qu'à demander et on te l'envoyait *(Karnod)* ; **'N heñi na c'hoant da ga(ou)d un tamm avañs ba'r mis, se vije diskontet war da bêi final !** : Celui qui voulait obtenir une petite avance dans le mois, on te le décomptait sur ta paye finale ! *(Karnod)*

◆ Avantage ; **N'eus ket bet avañs d'o(be)r se** : Il n'y a pas eu d'avantage à faire ça *(Laz)*

➢ **En añves** : En avance ; **Hete vé en añves, ur bla en añves** : C'est donc en avance, un an en avance *(Skrigneg)* ; **Wechou vise kass(e)t ma fê en añves d'ar gêr 'bar(z)h vïent gouneet ganin ! (E)vi(d) chikour ar re-all ba'r gêr !** : Parfois ma paye était envoyée à la maison en avance, avant que je ne la gagne ! Pour aider les autres à la maison ! *(Ar C'hastell-Ne)*

**AVAÑS / AÑVES / AÑWES** ['ɑ̃ːvəz-s] ['ɑ̃ːwəz-s] : [***auanç*** 1519] ad. ; Avancé (-e) / Loin / Très avant

◆ Loin ; **Ba'r gêr avañsoc'h oa bet 'è laket ar werzh war e gorr(e)** : Dans le village plus loin, il avait été saisi *(Sant-Wazheg)* ; **Ha goud(e)-se, 'benn ar bla(v)ezh war-lerc'h, war ar gêr-se oa avañsoc'h a oa bet 'è ar werzh war o gorr(e) dê 'è, pigur oagn ket 'vid pêo o fermou 'nê** : Et ensuite, l'année suivante, sur ce hameau-là plus loin, ils avaient subi une vente judiciaire, puisqu'ils ne pouvaient pas payer leurs loyers *(Sant-Wazheg)*

➢ **Dond añves war** : Mordre sur / S'avancer sur ; **Deut é añves deliou ar gwe war ar park** : Les feuilles de l'arbre mordent sur le champ *(Plouïe)* ; **Oan ket deut añves war an hent** : Je ne m'étais pas avancé sur la route *(Berrien)* ; **Pa oa hadgwraet ar voger eint bet troc'het, mod-all ar re-he teue añves amañ** : Lorsque le mur fut refait, sinon ils s'avançaient ici *(Skrigneg)*

➢ **Mond avañsoc'h evid** : S'avancer plus loin que ; **D'ar C'hastell-Ne, oh ! 'H aen ket avañsoc'h 'vid Ar C'hastell-Ne** : À Chateauneuf-du-Faou, oh ! Je ne m'avançais pas plus loin que Chateauneuf-du-Faou *(Kolloreg)*

**AVAÑSAÑ / AVAÑSOU** [a'vɑ̃sə] [a'vɑ̃su] : [***auanczaff*** 1499] vb. ; Avancer

✗ *syn.* : ***kass a-raog, mond war-raog***

**Avañses kalz vounnissoc'h** : Tu avances beaucoup plus vite *(Plourac'h)* ; **Kar pé ma avañset war ar jeu** : Car lorsque j'ai avancé sur l'affaire *(Plourac'h)* ; **Un dèn hag avañs ket so ur pi-teuk, ya** : Une personne qui n'avance, c'est un lambin, oui *(Skrigneg)* ; **Yann neuhe d'ond da avañsou war benn a-raog d'ar marc'h ha tap ar skleug doc'h a-zindan e rèr** : Yann avança donc sur l'avant du cheval et retira l'étrier de dessous son cul *(Plonee)* ; **Bet meus bet klêt an dra-s(e), med 'n-om avañson ket re** : J'ai déjà entendu ça, mais je ne m'avance pas trop *(Kleden)* ; **Ha surtoud ma é un tamm plom c'hoazh 'zhpenn, neuhe n'avañse ket** : Et surtout encore en plus s'il est en plomb, alors il n'avançait pas *(Skrigneg)* ; **Ur wech ma kemeret kachedou da ve trankil un tamm hag avañsen ket** : Une fois j'avais pris des cachets pour être un peu tranquille et je n'avançais pas *(Plouïe)* ; **Ma res (a)nê ga ur chadenn ahe halles avañsañ vounnis, mond war-raog vounnis** : Mais tu fais une chaîne là tu peux avancer rapidement, aller en avant plus vite *(Plourac'h)* ; **Hag klêt meus bet 'naoñ lared 'è lar ar jañdarmeed oa ba-dreñw ha toud ar re faote ket dê avañsañ, ale hopla ! Un tenn dê !** : Je l'ai aussi entendu dire que les gendarmes étaient derrière et que tous ceux qui ne voulaient pas avancer, allez hop là ! Un coup de fusil ! *(An Uhelgoat)*

**AVAÑSED** [a'vɑ̃s(əd-t)] : [***auancet*** 1633] ad. ; Avancé (-e) / Avantagé (-e) / En avant

◆ Avancé (-e) ; **Beñ n'oc'h ket avañsetoc'h** : Ben vous n'êtes pas plus avancé *(Kleden)* ; **Med daon ar re-m(añ)-all oaint ket kalz avañsetoc'h 'è** : Mais les autres n'étaient pas plus avancés non-plus *(Skrigneg)* ; **(E)mon ket avañsetoc'h ga'n dra-(ho)nt, pugur gomprenont ket mann (e-)bed (a)nê !** : Je ne suis pas plus avancé avec ça, puisqu'ils ne comprennent rien ! *(Speied)* ; **Deus ar mitin, ar re-gozh, ma 'h ee ar vrumenn 'benn vis(e) e(rr)o avañs(ed) an deiezh un tamm bihen, oa sañs(e)t normalamant dé goueo** : Le matin, les anciens, si la brume allait quand la journée était un petit peu avancée, elle était normalement censée tomber *(Kleden)*

◆ Avantagé (-e) ; **N'oc'h ket avañsed-kàer pêo ur medissin !** : Tu n'es pas vraiment avantagé de payer un médecin ! *(Plonee)*

◆ En avant ; **Deut da-beteg ar riñvier, na teu(o)nt ket avañsetoc'h** : Arrivées jusqu'à la rivière, elles ne viennent pas plus en avant *(Berrien)*

➢ **Petra vin-me avañsetoc'h ?** : En quoi ça m'avancera ? ; **Ha vïe mew 'tond d'ar gêr adarr(e), sete pet(r)a vin-me avañsetoc'h ?!** : Et il était de nouveau saoul en rentrant à la maison, en quoi donc ça m'avancera ?! *(Plonee)*

**AVANTAJ** [a'vãntaʒ-ʃ] : [***auantaig*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [avãn'tɑːʒu]) ; Avantage

✗ *syn.* : ***avañs***

**Hag ouzhpenn, eil avantaj** : Et de plus, second avantage *(An Uhelgoat)*

**AVAT / 'HAT** [vat] [hat] : [***a mat*** 1557 ; ***avâd*** 1850] ad. ; Pourtant / Alors (pour insister)

✗ *syn.* : ***'ha***

◆ Alors (pour insister) ; **Ah fi ya 'va(t) !** : Ah oui ma foi alors ! *(Skrigneg)* ; **Ah gast ! Ya 'vat ! Mond a rin !** : Ah putain ! Oui alors ! Je viendrai *(Landelo)* ; **Daon ya, med daon 'hat piw neuhe ouïe an dra-mañ ?!** : Dam oui, mais dam qui alors savait ça ?! *(Skrigneg)* ; **Yao 'vat !** : Si alors ! *(Landelo)* ; **Ah fei (ya) hat paotr-powr !** : Ma foi (oui) alors ma pauvre *(Landelo)* ; **Ene oa bet ur friko, n'é ket (e)vel dre amañ, sur 'hat !** : Là il y avait eu un banquet, ce n'est pas comme par ici, ça c'est sûr alors ! *(An Uhelgoat)* ; **Ah beñ an arc'hant deue ba'n ti 'vat !** : Ah ben l'argent rentrait alors ! *(Sant-Wazheg)* ; **Ah ya 'hat, ah ya 'ha !** : Ah oui alors, ah oui ma foi ! *(Speied)*

**AVEL / ÈVEL** ['ɑː(v)ɛl] [ɑːjl] ['æːəl] : [vx. br. ***auel***] n. ; Vent

✗ *cf.* : ***erc'h-du, kaseg-veurzh***

**A'el klouar zo** : Il y a du vent doux *(Plouïe)* ; **Frêo a ra an a'el** : Le vent souffle fort *(Plouïe)* ; **Hijal a refe ga'n a'el** : Il s'envolerait avec le vent (tellement il est maigre) *(Plouïe)* ; **An dra-se zo ba'n a'el** : Ça vient d'être pris par le vent *(Skrigneg)* ; **An a'el, hezh a zistan** : Le vent rafraîchit *(Plouïe)* ; **(Re) yin é an a'el** : Le vent est (trop) froid *(Plouïe)* ; **C'hwezh a ra an avel** : Le vent souffle *(Pleiben)* ; **Klemmadennou an a'el** : Les lamentations du vent *(An Uhelgoat)* ; **An a'el c'hwitelle barzh** : Le vent sifflait dedans *(An Uhelgoat)* ; **Avel walc'h so, med boñ...** : Il y a assez de vent, mais bon... *(Brennilis)* ; **Dizrailhet ar bach ga'n a'el** : La bâche déchiquetée par le vent *(Plouïe)* ; **Stummañ ra an amzer da gaoud a'el** : Le temps est au vent *(Plouïe)* ; **Klêo an a'el 'hirvoudiñ ree owen din** : Entendre le vent gémir me faisait peur *(An Uhelgoat)* ; **Betamant visent henpennet ga'n avel !** : Autrement ils auraient été renversés par le vent ! *(Kergrist)* ; **Ene gle(v)en an a'el klemm ba'r gouriblou** : Là j'entendais le vent se plaindre dans les chanlattes *(An Uhelgoat)* ; **An a'el vise é c'hweo deus ar reter alïes ba mis-meurzh** : Le vent soufflait souvent de l'est au mois de Mars *(Plouïe)* ; **Heñ né ket amzer da sell war pe-sort tu (e)ma an a(v)el** : Il n'a pas le temps de regarder dans quelle direction est le vent (c-à-d. Il travaille tellement qu'il n'a pas le temps de réfléchir) *(Plouïe)* ; **An a'el ba krec'h, an a(v)el ba'n traoñ, an a'el ba ma rèr ha glô bemde** : Le vent d'est, le vent du sud-ouest, le vent dans mon cul et la pluie tous les jours *(Kallag)* ; **Me gav din an dra-he vïe lak(et) ene (e)vid ampech an a'el, ka(j)i-sur, da zond ba'n ti** : Je crois qu'on mettait ça là pour empêcher le vent, très certainement, de venir dans la maison *(Lokmarïa)* ; **Gast ! Ma'hat (e)ma 'n a'el d'an nec'h, kar chech(añ) a ra ar chumin(al) ! Ma'hat 'o yin, petram amzer braw** : Putain ! Le vent est probablement d'en haut, car la cheminée tire ! Il fera probablement froid ou-bien beau *(Kleden)* ; **Chomet é-i ba hi saw ! Kim(ed) ar bach neus bet 'è troñset, lakeet é-i bet ba'n douar, me(d) ga'n è'el wechou...** : Elle est restée debout ! Seulement la bâche qui s'est retroussée, on l'a mise en terre, mais avec le vent parfois... *(Laz)*

➢ **An avel treut ha sec'h** : La bise ; **Pé vise an a'el ba'n nec'h vise a'el treut ha sec'h** : Quand le vent venait du nord il était faible et sec (la bise) *(Plouïe)*

➢ **Avel amgorn** : Vent du nord-est ; **Hirw tà an a'el amgorn** : Aujourd'hui le vent vient du nord-est *(Poullaouen)*

➢ **Avel a-benn** : [***avel-benn*** 1903] Vent de face *(Poullaouen)*

➢ **Berad-avel e-bed** : Pas un brin de vent ; **Aes é fenoñs, kar n'eus ket berad-a'el 'bed** : C'est facile aujourd'hui, car il n'y a pas un brin de vent (Plouïe)

➢ **D'an avel !** : On y va ! ; **Ale hop ! Ha d'an a'el !** : Allez hop ! Et elles partaient ! *(Kleden)*

➢ **Kowad-avel** : Bourrasque ; **Kouwajou-a'el so** : Il y a des bourrasques *(Karnod)* ; **Digoueet oa ur gouwad-a'el ! Paotr ! Distoket (a)nèoñ deuh an douar** : Il arriva une bourrasque ! Mon gars ! Il fut décollé du sol *(Landelo)* ; **He mab zo ur sklutenn, ur pezh dèn moan, mond walc'h rafe gad ur gouwad-a'el** : Son fils est un escogriffe, un sacré gars mince, il partirait bien d'une bourrasque *(Poullaouen)* ; **Nondidïe ! Oa deut ur gouwad-a'el ! Paotr-powr ! Ha' noa distoket (a)nèoñ deuh an douar, paotr-powr !** : Nom de Dieu ! Il vint une bourrasque ! Mon pauvre ! Qui le décolla du sol, mon pauvre ! *(Landelo)* ; **Jilou 'ta ! Pudur oa bet a'el ! Hag ma'hat an dra-he na kemer(e)t un tamm aer hag ur gouad-a'el na digor(e)t an noñr hag ar poues, ma'hat, neus ruilhet ha aet da val(e) !** : Écoute donc ! Puisqu'il y avait eu du vent ! Et ça avait probablement pris un peu d'air, une bourrasque avait ouvert la porte et le poids a, probablement, roulé et avait été bazardé ! *(Skrigneg)*

➢ **Mond ba'n avel** [môn ba'naj(l)] : Foncer ; **Hezh 'h a ba'n a'el** : Il fonce *(Plouïe)* ; **Tud ba'n a'el heñ ! Ho fitamdoue 'hat ! Deñn e-bed ba bourc'h Kleden kin !** : Les gens ont foncé hein ! Oh nom de Dieu alors ! Il n'y avait plus personne dans le bourg de Cléden ! *(Kleden)*

➢ **Mond founnussoc'h hag an a(v)el** : Filer plus vite que le vent ; **Himañ pugur e yee founussoc'h hag an a'el !** : Lui puisqu'il filait plus vite que le vent ! *(Plonee)*

➢ **Mond ga'n avel** : Être emporté (-e) par le vent ; **Ha tokow ar baotred 'h ee ga'n avel** : Et les chapeaux des hommes étaient emportés par le vent *(Kergrist)* ; **Hag ar re-s(e) 'h ampeche an hesk neu'n hag ar plous é d'hond ga'n a'el, houïet walc'h, red vis(e) derc'hen un dra bennaket war'nê !** : Et ils empêchaient alors la

laîche et également la paille d'être emporté par le vent, vous savez bien, il fallait tenir quelque chose dessus ! *(Ponvel)*

- **Ober avel** : Produire du vent (mécanique) ; **Ar wentéres na un dorn ha vis(e) troiet hoñzh ha hoñzh ree a'el** [ɑ:jl]**, paletou oa barzh hag a ree a'el ha' lakè ar pellachou d'ond-roud** : Le tarare possédait une manivelle que l'on tournait et il produisait du vent, il y avait des palettes à l'intérieur qui produisaient du vent et expulsaient les déchets de balle *(Karais)*
- **Pa c'hwezh an a'el diwar ar Releg / Na vreskenn na saout na keseg** : Quand le vent souffle du Relec / Ne s'affolent ni les vaches ni les chevaux *(Plouïe)*
- **Reiñ tal d'an a'el** : Faire front au vent *(Kergrist)*
- **Un avel voll** : Un vent fou ; **Ha p'emañ dàet ar c'horv maes zo savet avel, med a'el voll !! Ken noa bec'h an dud da chom en o sa ba'r vered kozh** : Et lorsque le corps sortit le vent se leva, mais un vent fou !! Tant et si bien que les gens avaient des difficultés à rester debout dans le vieux cimetière *(Kergrist)* ; **Oa ket bet (ne)med a'el voll het-ha-hed (e)vel un ouragañ** : Il n'y avait que tempête tout le long comme un ouragan *(Kergrist)*
- **Ur bann'h-avel** : Un peu de vent ; **Ur bann'h-a'el so** : Il y a un peu de vent *(Plouïe)*

**AVEL-DRO** ['ɑɛl,dro:] : [***auel tro*** 1659] n.m. (pl. **aveliou-tro** [avɛlju'tro:]) ; Tourbillon

**A'el rust hag a'el-dro** : Du vent froid violent et un tourbillon *(Plouïe)*

**AVEL-GORN** ['ɑɛl,gɔrn] : n.m. (pl. **aveliou-korn** [avɛlju'kɔrn]) ; Tourbillon

**Ar re-gozh meus klêt 'taw lared glee ket an nen chom en a'el-gorn** : J'ai toujours entendu les vieux dire qu'il ne fallait pas rester sur le passage d'un tourbillon *(Kergrist)*

**AVEL-SUILH** ['ɑ:ɛl'zyʎ] : [***avel-zuil*** 1908] n.m. ; Vent roussissant (vent froid et sec brûlant la végétation)

✗ *cf.* : ***suilh-raden***

**Chañj liw ga an a'el-suilh** : Changer de couleur à cause du vent roussissant *(Kergloff)* ; **An a'el-suilh, (a)n dra-he oa un a'el ha' oa sec'h ha yin !** : Le vent roussissant, c'était un vent qui était sec et froid ! *(Kergloff)*

**AVELAJ** [a've:ləʒ-ʃ] : [***avelach*** 1709] n.f. (pl. **avelachou** [ave'laʃu]) ; Grand vent / Coup de vent

◆ Coup de vent ; **Avelachou oa dec'h** : Hier il y avait des coups de vent *(Karnod)* ; **Avelach(ou) oa ha kouajou-grijil** : Des coups de vent et des averses de grêle *(Kleden)*

◆ Grand vent ; **Sa(v)et oa un avelaj vras** : Un très grand vent s'était levé *(An Uhelgoat)* ; **Disklochet meur a wênn ga'n avelaj** : De nombreux arbres déboîtés par le grand vent *(Poullaouen)*

**AVELEZH** [a've:ləz-s] : n.f. ; Coup de vent

**Un avelezh zo bet amañ 'ha !** : Il y a eu un coup de vent ici ma foi ! *(Berrien)*

**AVELIÑ** [a've:lə] : [***auelaff*** XVI[e]] vb. ; Éventer

**Hag ar c'hig gwin-avelet** : Et la viande au vin éventé *(Plouïe)*

**AVERENN / OVERENN** : n.f. (pl. **-ou**) ; Messe (cf. **overenn**)

**AVERTISSAÑ** [avɛr'tisə] : [***aduertissaff*** 1464] vb. ; Avertir

**Avertisset meus 'naoñ** : Je l'ai averti *(Skrigneg)* ; **An dra-he vije laret d'ar vugale, kara, pa vije avertisset dê** : On disait ça aux enfants, n'est-ce pas, lorsqu'on les avertissait *(Skrigneg)* ; **Fest ar pe-moc'h, hete ma zad, pudur blije daoñ ev(añ) ur bann'h, vije avertisset ga mamm 'benn a'h eent** : La fête du cochon, donc mon père, puisqu'il aimait boire un coup, était avertis avant d'aller *(Skrigneg)*

**AVI** ['ɑ:vi] : [***auy*** 1499] n.f. (pl. **avïou** [a'viju]) ; Envie (jalouse)

✗ *cf.* : ***c'hoantaad***

**« Heñ neus avi, c'hoantig » vé lar(e)t da un tamm mouss bihen** : « Il a envie, envieux » qu'on dit d'un petit môme *(Laz)*

**AVÏEL** [a'vi:əl] : [***auiel*** 1499 ; ***auiel, aviel*** 1659] n.m. (pl. **-ou** [avi'elu]) ; Évangile

**A-VÏES** [ə'vijəz-s] : [***a viés*** 1732] ad. ; En biais

**An dra-he oa a-vïes mo(d)-se un tamm kost ar c'hleuñ ha risket barzh ! Tapet ene, koueet ba'r pri** : C'était comme ça en biais un peu sur le côté du talus et il glissa dedans ! Là il s'est fait avoir, tombé dans la boue *(Plonee)* ; **Douar vank dê un tammig da gomañs, ar lipran̄ tra peus d'o(be)r : Plant 'nê barzh, un tammig 'vïes** : Ils ont besoin d'un peu de terre pour commencer, le plus simple que tu puisses faire c'est de les planter, un peu de biais *(Laz)*

**AVINED** [a'vi:nəd-t] : [***avinet*** 1924] ad. ; Avide (avare)

**Oh ya ! Gwech-ell oa tud ha' oa tud ha' oa avined** : Oh oui ! Autrefois il y avait des gens qui étaient des gens qui étaient avides *(Kareis)*

**AVÏON** [a'vijən] : [***avion*** 1992] n.m. (pl. **-ou** [a'vjɔ̃:nu]) ; Avion

✗ *syn. hum.* : ***karr-nij***

**Ma (e)moun barzh un avïon 'ha n'oun ket ken vall-te !** : Si je suis dans un avion ma foi je ne suis pas si nulle que ça ! *(Skrigneg)* ; **Of ya 'ha ! Avionou... Oh mi n'in ket gwech e-bed ba ur machen mod-se...** : Of oui ma foi ! Des avions... Oh jamais je n'irai dans une machine comme ça... *(Skrigneg)* ; **Pa-dal an dra-he oa pad ar vresel oa komañset an avionou da haloup(ad) war-lerc'h ar boched** : Or c'était pendant la guerre que les avions commèrent à pourchasser les boches *(Skrigneg)*

**AVIS / AVIJ** ['ɑ:viz-s] ['ɑ:viʒ-ʃ] : [***auis*** XVI[e]] n.m. ; Avis / Conseil / Opinion

✗ *syn.* : ***soñj***

◆ Avis ; **(A-)nes goull avis da zen e-bed** : Sans demander l'avis à personne *(Poullaouen)*

◆ Conseil ; **Yan da reiñ un avij doc'h** : Je vais vous donner un conseil *(Laz)*

➢ **Pass kaoud nitra e-bed 'vid ho avij** : Ne rien dire qu'on ne sache déjà (m.-à-m. Pas avoir rien du tout pour votre avis) ; **C'hwi peus digor(et) ho peg re vras 'è, peus ket bet nitra (e-)bed 'vid ho avij (aha)noh** : Vous avez aussi ouvert trop grandement la bouche, vous n'avez rien dit qu'on se sache déjà *(Laz)*

**A-VISKOAZH** [ə'vis,kwɑ:z-s] : [***a viscoaz*** 1732] ad. ; De tous temps

✗ *syn.* : ***evid ar wech toud***

**Parrochou ar Menez-Are zo bet a-viskoazh un terrouar fall** : Les paroisses des Monts D'Arrée ont été de tous temps un mauvais terroir *(An Uhelgoat)* ; **Ya, daon ya ! Labourerien-douar oamp toud ! Houzoh walc'h, 'viskoazh toud ! Kosh-ha-digozh ha-toud !** : Oui, diantre oui ! Nous étions tous agriculteurs ! Vous savez bien, de tous temps ! Vieux et moins vieux et tout ! *(Skrigneg)*

**A-VOD** [(a)'vo:d-t] : ad. ; Correct (-e) / Correctement

✗ *syn.* : ***braw*** ; & *cf.* : ***mod***

**Netra 'vod** : Rien de correct *(Poullaouen)* ; **Ah ! Choajet peut un devezh a-vod** : Ah ! Vous avez choisi une journée correcte *(Skrigneg)*

**AVOLTRENN** [a'voltrən] : [***avoultreñ*** 1659] n.f. (pl. **-ed** [a'voltrɛnəd-t]) ; Con (-nard) / Avorton

➢ **Ober an avoltrenn ga *ub.*** ; Jouer au con avec *qqn.* ; **Poent dit dihanañ d'ober an avoltrenn ganin !** : Il est temps que t'arrêtes de jouer au con avec moi ! *(Poullaouen)*

**A-VRÏADOU** [(a)vri'ɑ:du] : [***a vriadou*** 1927] ad. ; Par brassées

✗ *cf.* : ***brïad***

**Luss da zastum a-vrïadou** : Des myrtilles à ramasser par brassées *(Poullaouen)*

**AVRON-KI** ['ɑ:v(r)ən'ki] : [***auroun*** 1464 ; vx. br. ***ci***] coll. ; Achillée Mille-feuille / (fausse) Camomille

**AVU / AVE** ['ɑ:ve] ['ɑ:e] ['ɑ:i] : [***auu*** 1464 ; ***afu*** 1850] n.m. ; Foie

**Poan meus ba ma ave** : J'ai mal au foie *(Lannerdern)* ; **An a'e, heñi ar pe-moc'h** : Le foie, celui du cochon *(Laz)* ; **An a'i, ar vestlenn, hou(zh) vïe sklap(et)-kuit !** : Le foie, la bile, celle-là on la jetait *(Laz)*

**AW** [aw] : [vx. br. ***admet*** ; ***azff*** XVII[e] ; ***(h)ao*** 1659] ad. ; Mûr (-e)

✗ *syn.* : ***dare***

**Aw é ar gwinizh** : Le blé est mûr *(Pleiben)* ; **Aw ar frwezh** : Les fruits sont mûrs *(Lannedern)* ; **Ur freuzhenn aw** : Un fruit mûr *(Karnod)* ; **Pé é aw é prest da goueo** : Lorsque c'est à maturité c'est prêt à tomber *(Plouïe)* ; **Hag so avalou zo aw dija !** : Et il y a des pommes qui sont déjà mûres ! *(Poullaouen)* ; **Kraoñ yell, pé é yell ar c'hraoñ é aw ar c'hraoñ** : Des noisettes brunes, lorsque les noisettes sont brunes c'est qu'elles sont mûres *(Plouïe)* ; **Àrlen(e) môa tapet ur fardell(a)d freuloniou ha 'benn oa deut ar rêsin aw, ar re-h(e) teue !** : L'année dernière j'avais attrapé une flopée de frelons, quand le raisin devint mur, ils vinrent ! *(Laz)* ; **Ya, me(d) an di-all oa ur bern avalou oa aw, pemp pe c'hwec'h digan ar wênn hag so e(rr)o aw dija !** : Oui, mais l'autre jour il y avait énormément de pommes qui étaient mûres, l'arbre en donnant cinq ou six qui sont déjà mûres ! *(Poullaouen)*

➢ **Mil-aw** : Plus que mûr ; **Mil-aw an ed** : Le blé est plus que mûr *(Poullaouen)*

➢ **Mond aw** : Mûrir ; **'Benn (e)ma komañs(et) ar chistr d'ond aw, am(añ) (e)ma les(k)et 'nèoñ d(é) gaoud aer, 'benn-neuh(e) teu ar gwel(e), 'benn-neuh(e) halle doc'h o(be)r ar gwin-êgr** : Quand le cidre commence à mûrir, ici on l'a laissé prendre l'air, pour-lors le lit apparaît, pour-lors vous pouviez faire le vinaigre *(Laz)*

**AWAL** ['awəl] ['awɔl] : n.m. ; Pomme (cf. **aval**)

**A-WALC'H** [(a)'wah] : [***ahoalc'h*** 1659] ad. ; Assez / Bien / Pratiquement / Suffisant (-e) / Suffisamment / Volontiers

✗ *cf.* : ***gwalc'h***

◆ Assez ; **Mond a ra mad a-walc'h** : Ça va assez bien *(Landelo)* ; **Kompliked 'walc'h é** : C'est assez compliqué *(Skrigneg)* ; **Koulskoude oa-hei munud a-walc'h** : Elle était pourtant assez menue *(Berrien)* ; **Ha gwel refeh**

**(a-)benn 'o walc'h a arc'hant ba'n ti** : Et vous verrez quand il y aura assez d'argent dans la maison *(Sant-Herbod)* ; **Oh ! Bah ! Pezh so barzh, ahe zo walc'h a draou ha den e-bed no emm deusoute** : Oh ! Bah ! Oh ! Bah ! Ce qu'il y a à l'intérieur, il y a là assez de choses dont personne n'aura besoin *(Skrigneg)*

◆ Bien ; **Gwel a-walc'h a ret** : Vous voyez bien *(Landelo)* ; **Gwir a-walc'h é** : C'est bien vrai (je suis obligé de l'admettre) *(Landelo)* ; **C'hwi ra ga ma heñi a-walc'h !** : Tu fais bien avec la mienne ! *(Sant-Hern)* ; **Gwraet a-walc'h mïe ur mod da zigass arc'hant doc'h** : J'aurais bien une méthode pour vous rapporter de l'argent *(Landelo)* ; **Me gav din walc'h ma disket an dra-he founnis walc'h** : Je crois bien que j'avais appris ça assez rapidement *(Skrigneg)* ; **Petrame mod-all hègn nise kollet o labour a-walc'h !** : Ou-bien autrement ils auraient bien perdu le travail ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Sete ale voa daw pêo un dra mennaket domp a-walc'h** : Allez donc il fallait bien nous payer un quelque chose *(Plonee)* ; **Walc'h oa bet un amzer, matreh(e) c'hwi peus ket gwel(e)t** : Il y eu bien un temps, vous n'avez peut-être pas vu *(Lokarn)* ; **Hezh oa divêtoc'h ga e skol ha oa tri bla warn-ugent a-walc'h oa (a-)benn oa komañs da labourad** : Il était (resté) plus tard à l'école et il avait bien vingt-trois ans quand il commença à travailler *(Skrigneg)*

◆ Pratiquement ; **Un tamm é meh-mod ahe walc'h** : C'est pratiquement un peu la même choses *(Skrigneg)* ; **Goulskoude me oar houzh a-walc'h toud ya** : Pourtant je la connais pratiquement en entier (la chanson) *(Plouïe)*

◆ Suffisamment ; **Med deut oamp a-benn memes-tra da lao (a)naoñ, ga poan a-walc'h !** : Mais nous avions quand-même réussi à l'éteindre, mais avec suffisamment de peine ! *(Plouïe)* ; **D'ar re-all voa plasset mad a-peu-prè toud a-walc'h** : Les autres étaient à-peu-près suffisamment bien placés *(Plonee)*

◆ Suffisant (-e) ; **Ah beñ ya, n'é ket walc'h** : Ah ben oui, ce n'est pas suffisant *(Plouïe)*

◆ Volontiers ; **Ma ! Trist é, hezh a ev bannac'hou walc'h (a)darre...** : Eh bien ! C'est triste, il boit volontiers encore des coups *(Berrien)* ; **Mond a-walc'h rin ma vank kemed an dra-se doc'h vo ur blijadur din** : J'irai volontiers s'il ne vous faut que ça ce sera pour moi un plaisir *(Plonee)* ; **Me(d) maes vijer dalc'h-mad ha pé blij ar vicher walc'h, an dud 'n-om blij walc'h !** : Mais on était constamment dehors et lorsque le métier plaît suffisamment, les gens se plaisent volontiers ! *(An Uhelgoat)*

➢ **A-walc'h a + *n.* + mat** : Largement assez de + n. ; **D'ar mare-se vïe a-walc'h a labour mat** : À cette époque-là y avait largement assez de travail *(Kalaner)*

➢ **Be a-walc'h (evid / da)** : Être capable de / Pouvoir / & Valoir autant que ; **Honn(ezh) oa walc'h vid ur paotr** : Elle valait autant qu'un homme *(Ponvel)* ; **Med ga hesk vé a-walc'h 'vid troc'h ho pis !** : Mais vous pouvez vous couper le doigt avec de la laîche ! *(Ponvel)* ; **Ar logod so walc'h 'vid bi ba douar mad 'è** : Les souris sont capables d'être dans de la bonne terre aussi *(Kleden)* ; **An dra-s(e) (e)mon ket walc'h 'vid lar(e)d doc'h...** : Ça je ne peux vous le dire... *(Kareis)* ; **Oh ! N'oun ket walc'h 'vid lar(e)d doc'h (aha)naon** : Oh ! Je ne peux pas vous dire *(Speied)* ; **N'oun ket walc'h 'vid lar(e)d doc'h kàer (aha)naon...** : Je ne peux pas vraiment vous dire... *(Speied)* ; **N'oc'h ket walc'h (e)vid dispartïañ (a)nê gol gàer an eil deus heben** : Vous ne pouvez les séparer proprement l'une de l'autre *(Landelo)* ; **Beñ un dra menneket neus-hè (e)vid pass kaoud bigwale petrame n'eint ket walc'h (e)vid kaoud** : Ben ils ont quelque chose pour ne pas avoir d'enfants ou-bien ils ne peuvent pas en avoir *(Sant-Hern)* ; **Me oa yowank c'hoazh, matress(e) c'hwezeg pe seiteg la oan, kar walc'h dé denn pato !** : J'étais encore jeune, j'avais peut-être seize ou dix-sept ans, car capable d'arracher les patates ! *(Ponvel)* ; **Pé (e)ma tommder vé ket padus 'vid krog anèoñ, med n'out ket kén (me)mes-tra walc'h 'vid passeal lod hañ !** : Lorsqu'il y a de la chaleur, ce n'est pas tenable pour le prendre, mais tu n'es quand-même plus capable de passer certains hein ! *(Speied)*

➢ **Be gouest a-walc'h** : Pouvoir bien ; **Ola ! Ma n'eus kimed an dra-he d'ober on gouest walc'h da hond 'ha !** : Hola ! S'il n'y a que ça à faire, je peux bien aller ma foi ! *(Ar Fouillez)*

➢ **Dija walc'h / Deja walc'h** : Pour ainsi dire ; **Ken kreñw (e)veld'hañw deja walc'h** : Pour ainsi dire aussi fort que lui *(Landelo)* ; **Ha vijes ba'n teñval dija walc'h (a-)benn errued ba'r gêr** : Et tu te trouvais pour ainsi dire dans l'obscurité, avant d'arriver chez toi *(Plouïe)* ; **Ar c'herseg a ga(v)e mad ar lann, koulz 'vel ar melchen dija walc'h !** : Les chevaux aimaient l'ajonc, autant que le trèfle pour ainsi sire ! *(Kareis)*

➢ **Echu a-walc'h da *ub.*** : C'en est bien fini de *qqn.* ; **Echu walc'h din ! Ken skuizh (e)veld a oan** : C'en était bien fini de moi ! J'étais tellement fatigué *(Berrien)*

➢ **Goûd a-walc'h ret** [gwa'xet] : Vous savez bien ; **Oh ! Neu'n, goû(d) walc'h ret, vise ket maïs na traou !** : Oh ! Alors, vous savez bien, il n'y avait pas de maïs ni rien ! *(Lokarn)*

➢ **Houzes walc'h / Houzoh walc'h** : Tu sais bien / Vous savez bien ; **« Labour-sul, labour nul » pugur oa bet difennet, houzes walc'h, ga'r relijïon labourad d'ar sul** : « Labour-sul, labour nul » puisque c'était défendu, tu sais bien, par la religion de travailler le dimanche *(Plouïe)*

➢ **Just a-walc'h** : Justement ; **Ya, just a-walc'h** : Oui, justement / Oui, exactement *(Berrien, Plouïe)* ; **Ya just a-walc'h (e)vid neuhe** : Oui justement pour lors *(Plouïe)* ; **Just a-walc'h ! Pé vé o bilhed gante zivreseint (a)nèeñ ha lakaegn (a)n heñi-ell ma negn c'hoant** : Justement, lorsqu'ils ont leur bulletin ils le déchirent et mettent l'autre s'ils veulent *(Kalaner)*

➢ **Kasi a-walc'h / Kosi a-walc'h** : Quasiment ; **Ha oè ket kap an dud, ko'i walc'h, da chom en o saw** : Et les gens n'étaient pas capables, quasiment, de rester debout *(Kergrist)* ; **D'ar mar(e)-se vise daw d'ar merc'hed, ko'i walc'h, mond ga'r re vise laret dê ga o zud pepred** : À cette époque-là les filles devaient, quasiment, aller avec ceux qui leur étaient désignés par leurs parents *(Plonee)*

➢ **Ken + *ad.* a-walc'h** : Tout aussi + *ad.* ; **Ah ! N'é ket meh-mod ! Ken sterd oa ha matress(e) ken sterd a-walc'h oa 'e !** : Ah ! Ce n'est pas pareil ! C'était aussi dur voire peut-être tout aussi dur ! *(An Uhelgoat)*

➢ **Memes-tra walc'h** : Tout de même ; **Memes-tra walc'h, michañs** : Tout de même, j'espère *(Laz)*

➢ **Possubl walc'h** : Bien possible ; **Pochubl walc'h é heñ ! An dud ree 'vel gallègn o(be)r pet(r)a !** : C'est bien possible *(Kareis)*

➢ **Prest a-walc'h / Prestig walc'h** : Pour un peu / Pratiquement / Un peu plus et ; **Prest a-walc'h oain lahet** : Un peu plus et je me faisais tuer *(Plouïe)* ; **'Hond oan di prestig walc'h** : Pour un peu j'y allais *(Skrigneg)* ; **An dra-**

**he zo un dra bennaket fin, lipousiri prest a-walc'h** : C'est quelque chose de fin, pratiquement des friandises *(Berrien)*

➢ **Sur a-walc'h** : Sûrement / Bien sûr ; **Ah ya ! Sur a-walc'h !** : Ah oui ! Bien sûr ! *(An Uhelgoat)* ; **Sur a-walc'h na bet memes-tra** : Il avait quand-même sûrement eu *(Skrigneg)* ; **Beñ sur a-walc'h oa-hañw uvel mat benn mond dreist ar gwe kement-se** : Ben il devait sûrement être très haut avant d'aller tant que ça par-dessus les arbres *(Landelo)* ; **Ya, sur walc'h ! Ha n'é ket walc'h hañ ! Emm peus da hone un tamm mat 'ha !** : Oui, sûrement ! Ce n'est pas suffisant hein ! Tu as besoin de gagner pas mal ma foi ! *(Plonee)*

**A-WECHOU / A-WICHOU** [(a)'veʃu] [(a)'viʃu] : [***aguizyou*** 1499 ; ***a viziou*** 1659 ; ***a-wéchou*** 1850] ad. ; Parfois / Des fois / Quelques fois

✗ *cf.* : ***gwech***

**Lod a-wechou teue a-raog** : Parfois certains venaient avant *(Plouïe)* ; **A-wechou meus bet klêt lared** : J'ai parfois entendu dire *(Plouïe)* ; **Me mes choñj ba'n dra-he a-wechou** : Il m'arrive parfois d'y penser *(Berrien)* ; **A-wechou, pé vïe kistïon da sevel plous uhel war ar bern** : Parfois, lorsqu'il était question de lever haut la paille sur le tas *(Plouïe)* ; **Ha' vïe troc'het an ed, 'wichou jome ar skoud war-lerc'h** : Et on coupait le blé, des fois les tiges restaient derrières *(Plouïe)* ; **'Wichou an dud a'h ee pell, mamm-gozh oa bet n'onn ket pe-geid ha nije dalc'h-mad poan-gov ha ruchete** : Parfois les gens allaient loin, grand-mère était allée je ne sais combien de fois, car elle avait constamment mal au ventre et qu'elle vomissait *(Skrigneg)*

➢ **A-wechou-all** : D'autres fois ; **A-wechou teue hag a-wechou-all teue ket** : Des fois ça venait et d'autres fois non *(Plouïe)* ; **A-wechou-all on bet 'kerc'had 'nê ba mis-here** : D'autres fois je suis allé les chercher au mois d'octobre *(Brennilis)* ; **A-wechou vïe ar bern plous, a-wechou-all vïe ar bern foenn** : Des fois c'était le tas de paille, et d'autres fois c'était le tas de foin *(Plouïe)* ; **'Wechou-all vïe kime ur ba(nna)c'h-kafe pé 'h eer da gass an arc'hant** : D'autres fois il n'y avait qu'un verre de café lorsqu'on envoyait l'argent *(Sant-Wazheg)*

**A-ZEFOT** [a'zefod-t] : ad. ; Faute de

✗ *cf.* : ***defot, e-defot***

**Oa ket gwal gomod, med a-zefot gwelloc'h oa red o(be)r gati** : Elle n'était pas bien commode, mais faute de mieux on devait faire avec *(An Uhelgoat)*

**A-ZIGAD** [(a)ziga(d-t)] : prép. ; À / D'avec / De (en provenance de) / Par (*qqn/qqchose*)

✗ *syn.* : ***digad, dre, gad***

◆ À ; **Chañj ront tu hag ar c'hloier houll 'ziga'r person** : Ils changent de côté et le bedeau demande au recteur *(Kleden)* ; **Ma houllan 'zigante hag-eñw ouïent dañsal ha larign ya din** : Si je leur demande s'ils savent danser ils me diront oui *(Plourac'h)* ; **Goullet oa 'zigantoñ ba-b(e)-lec'h oa an hent da sorti deus kêr** : Il lui demanda où est la route pour sortir du village *(Kleden)* ; **Ma vis(e) goull(e)t 'zigante pos agloiou, oblijet vïent 'è da lak anê (a)ssames** : Si on leur demandait de poser des agglos, ils étaient bien obligés de les mettre en même temps *(Lokarn)* ; **Ahe ma kestionet (a)naoñ war an dra-he hag a mamp telefonet dèi ha goullet 'ziganti** : Là je l'avais questionné sur ça et nous lui avions téléphoné et demandé (à elle) *(Plourac'h)* ; **(A-)benn arc'hoazh me basseo ha me houllo 'ziganoc'h ma'h a gwelloc'h ga'r brini ha ga'r gwinizh** : Demain je passerai et je vous demanderai si ça va mieux avec les corneilles et le blé *(Kleden)*

◆ Par (*qqn./qqchose*) ; **Ya ! Ar musellou, skalfe(d) oa 'ziga'n anoued ha'n traou !** : Oui ! Les lèvres, c'étaient gercées par le froid et tout ! *(Lokarn)* ; **Ma gouïet 'zigante deus ur plac'h ha' oa sa(v)et gantañ pad ar bresel** : Par eux j'ai eu connaissance d'une fille qu'il éleva pendant la guerre *(Plourac'h)*

➢ **Ba'n amzer goullet a-zigad *ub.*** : Dans le temps imparti à *qqn.* ; **Bet meus refuset, pegur oan ket kap d'o(be)r 'nê ba'n amzer vis(e) goull(et) 'ziganin** : J'ai refusé, puisque je n'étais pas capable de les fait dans le temps qui m'était imparti *(Lokarn)*

**A-ZINDAN** [azin'dɑ̃:n] : [***a didan*** 1659 ; ***a-zindân*** 1850] ad. ; (de) Dessous

✗ *cf.* : ***dindan, tan***

➢ **(Deus / Doc'h) a-zindan** : De dessous ; **Ar baotred vis(e) 'tenn ar greun deus 'zindan ar c'houfr** : Les gars extrayaient le grain de dessous le coffre à battre *(Ponvel)* ; **Yann neuhe d'ond da avañsou war benn a-raog d'ar marc'h ha tap ar skleug doc'h a-zindan e rèr** : Yann avança donc sur l'avant du cheval et retira l'étrier de dessous son cul *(Plonee)*

**A-ZIWAR** [(ə)'zivar] [(ə)'ziwar] : [***a-ziwar*** 1931] prép. ; De (dessus)

✗ *syn.* : ***diwar*** ; & *cf.* : ***war***

**An dra-he voa tennet a-ziwar'ha(no)mp-ni 'ta !** : Ça nous a donc été retiré ! *(Plonee)* ; **Pugur ma despugnet un awal 'ziwar an hent !** : Juste parce que j'avais ramassé une pomme sur la route ! *(Plonee)* ; **Drougïezh oa 'ziwar an heritaj** : L'héritage était cause de perniciosité *(An Uhelgoat)* ; **Meñ meus bet beb tro bar(a) 'ziwar ar planken ha vïe tapet din diga'r mevel** : J'ai eu chaque fois du pain de la planche que le domestique me prenait *(Plonee)* ; **Me(d) an dow doull-karr d'ond ba lanneg-heñ hag hom hañi-mimp, oa kemed treus ar harzh 'trise 'ziwar an hent-pras !** : Mais les deux entrées de champs pour aller dans sa lande et la nôtre, il n'y avait entre elles qu'à traverser le talus à partir de la grand-route ! *(Sant-Nigouden)*

➢ **A-ziwar un neubeud a dra** : À partir de peu ; **Ba du-mañ oa pe(va)rzeg devezh-arad ha se 'ziwar un neubeud (a) dra !** : Chez moi c'était quatorze demi-hectares (7 h.) et ce à partir de peu ! *(Pluskelleg)*

- **Gwaskañ a-ziwar *udb.* da zond d'an traoñ** : Presser sur *qqchose* pour le faire descendre ; **Hag da zigentañ reès ga da zorn hag a gassès 'nèi d'an nec'h hag a waskès 'ziwarnoñ da zond d'an traoñ** : Et au départ tu faisais à la main et tu l'amenais vers le haut et tu pressais dessus pour le faire descendre *(Skrigneg)*
- **Kaoud *udb.* da bêo a-ziwar *ub.*** : Payer *qqchose* sur *qqn.* ; **Nagn ket *charge sociale* (e-)bed da bêo 'ziwar'namp 'nê** : Ils ne payaient aucune charge sociale sur nous *(Speied)*

**A-ZIWAR-BENN** [(ə)ziva(r)'bɛ̀n] : [***a-ziwar-benn*** 1992] prép. ; Au sujet de / En ce qui concerne

✗ *syn.* : ***diwar-benn, war-benn, war-boues*** ; & *cf.* : ***penn***

**Sertenamant gride ket ur gompes deus ar pezh ar re-s(e) oa lar(e)d 'ziwa'-benn an Dieoul** : Il ne devait certainement pas croire un mot de ce qu'ils disaient en ce qui concerne le Diable *(Kleden)*

**A-ZIWAR-GOUST** [ziwar'gust] : prép. ; Suite aux frais de

✗ *syn.* : ***diwar-goust*** ; & *cf.* : ***koust***

**Ur maner bihen sa(v)et 'ziwar-goust maneriou bras** : Un petit manoir construit suite aux frais de grands manoirs *(Landelo)*

**A-ZIWAR-LERC'H** [(ə)zivar'lɛ̀x-h] : [***a-ziwar-lerc'h*** 1992] prép. ; À la suite de

✗ *syn.* : ***da-heul, diwar-lerc'h*** ; & *cf.* : ***war-lerc'h***

**Hag neu'n vis(e) laret vis(e) 'ziwar-lerc'h an dra-h(e) toud vis(e) purifiet toud ar stêriou** : Et on disait alors que c'était suite à tout ça que toutes les rivières étaient purifiées *(Kleden)*

**A-ZOARE** [(ə)'zwɑ:r(ə)] : [***a zoaré*** 1850] ad. ; Convenable / De bonne manière

✗ *syn.* : ***a-fesson, 'vel zo gleet*** ; & *cf.* : ***dizoare, doare***

**Un dèn a-zoare** : Un homme de bonne manière *(Berrien)* ; **Tud a-zoare ha chentil-tre** : Des gens de bonne manière et très gentils *(An Uhelgoat)* ; **Un dèn 'zoar' zo un dèn mad-hardi, un dèn ha' halles konto war'naoñ** : Une personne « a-zoare » c'est une personne très bien, une personne sur qui tu peux compter *(Ponvel)*

**A-ZRIBILH** [(ə)'zri:bil] : [***a-zribilh*** 1953] ad. ; En suspension

✗ *syn.* : ***a-istribilh, a-stribilh, distribilh, en-istribilh, e-skourr, stribilhed***

- **A-zribilh deus** : Suspendu (-e) à ; **Pa vent tapet ahe ha vent 'zribilh deuh ur wênn-derw ah(e)** : Lorsqu'elles sont prises là et qu'elles sont suspendues là à un chêne *(Skrigneg)*

**AZVAN** ['azvɑ̃n] : [vx. br. ***euden*** ; ***ezvan*** 1910] n. ; Semblant

✗ *syn.* : ***(ober) mod***

- **Ober an azvan (da)** : Faire semblant (de) ; **Me(d) lod ra an azvan ha yant ket pell...** : Mais certains font semblant et ne vont pas loin *(Laz)* ; **Hezh ree an azvan da labour(a)d ha ree nitra, teusteukañ** : Il faisait semblant de travailler et ne faisait rien : Bricoler *(Laz)* ; **'H o(be)r nitra, 'h o(be)r 'n azvan d'ober un dra m(e)nneg** : Ne rien faire, faire semblant de faire quelque chose *(Laz)*

**BA** [ba] : ad. & prép. ; Dedans / À l'intérieur (cf. **barzh**)

**BA** [ba] : [***ba*** 1992] : cf. loc.

- **Ne oar na be na ba** : Il ne sait rien (un gros bêta) ; **Oh ! Hezh so ur ginoweg, heñ oar na be na ba !** : Oh ! C'est un imbécile, il ne sait rien du tout ! *(Skrigneg)*

**BAB / BABIG** [bab-p] ['bɑ:big-k] : [***babig*** 1958] n.m. & ad. (pl. **-ou** [ba'bi:gu] [ba'bi:ɟu] **babikou** [ba'biku]) ; Bébé (subs. et ad.) / Bébé cadum / Enfant en très bas âge / Gamin / Moujingue

✗ *syn.* : ***kroadur*** ; & *cf.* : ***bugel***

**Ar bab Jesus** : L'enfant Jésus *(Karnod)* ; **É pourmen he bab ba he goetur vihen** : Promenant son bébé dans sa petite voiture *(Poullaouen)* ; **Hezh so bab, ur bab, o(be)r ra e damm babig** : Il est bébé, un bébé, il fait son petit bébé *(Laz)* ; **Ar babigou ! Pa vije leun o c'hov vijent fourr(e)t ba o gwele goude** : Les bébés ! Lorsqu'ils avaient le ventre plein, après on les fourrait dans leur lit *(Skrigneg)*

**BABICH** ['ba.biʃ] : [***babich*** 1983] ad. ; Enfantin (-e) / Puéril (-e)

**BABICHENNIÑ** [babi'ʃɛni] : vb. ; Pouponner

✗ *syn.* : ***bichenniñ***

**Doussoc'h oagn da remüiñ ba an doworn, da vabichenniñ (a)nê** : Elles étaient plus douces à remuer dans les mains, à pouponner *(Skrigneg)*

**BABICHOU** [ba'biʃu] : n.m. ; Bébé / Gamin

**Babichou !** : Bébé ! *(Kolloreg)*

**BABILHAÑ / BARBILHAÑ** [ba(r)'bijə] : [***babillat*** 1709] vb. ; Babiller / Bavarder

✗ *syn. : **flabotiñ, klaboussad, lañchennañ***

**Bigwale kalz ginou gate 'vabilhañ** : Des enfants ayant du bagout pour bavarder *(Poullaouen)*

**BABILHER / BARBILHER** [ba(r)'bijər] : [***babilher*** 1992] n.m. (pl. **-ien** [barbijɛ'rjən]) ; Bavard impénitent

✗ *syn.* : ***balbous, flaboter, fletenn, klabousser, labedenn, lardigenn, lardousenn, pil-ginou***

**BABIOLES / BARBIOLES** [ba(r)'bjɔːləz-s] : [***babiol*** bigarreau 1919] coll. ; Bigarreaux (fruit)

✗ *syn.* : *(cerises)* ***keres, kignes***

**Ha barbioles, ar re-h(e) so douss, melladou** : Et des cerises hâtives, elles sont douces, des grosses *(Laz)* ; **Hè yee da werzh kignes da Garaes, ah(e) oa beb-sort barbioles** : Ils allaient vendre des cerises à Carhaix, il y avait là toutes sortes de bigarreaux *(Laz)* ; **Barbioles oa kignes a-bred, re peus-bras, gou(de)-se zo skeres neuh(e), 'r re-h(e) zo kignes tre, re lostou berr** : Les « barbioles » étaient des cerises relativement hâtives, de relativement grandes, ensuite il y a alors des cerises, elles sont tout à fait des cerises, à queue courte *(Laz)*

➢ **Kontañ barbioles** : Raconter des billevesées *(Laz)*

**BACH / BACHENN** ['baʃ] ['baʃən] : [***bach*** 1992] n.m. & n.f. (pl. **-ou** ['baʃu]) ; Bâche

**Dizrailhet ar bach ga'n a(v)el** : La bâche déchiquetée par le vent *(Plouïe)* ; **Frèget ha toullet ar bach ga'r logod !** : La bâche déchirée et trouée par les souris ! *(Plouïe)* ; **Un tamm bach gwenn ahe his-se hag a ra tommder dê** : Un sorte de bâche blanche là comme ça qui leur fait de la chaleur *(Skrigneg)* ; **Deut eint er-maes, med lar(e)t a vé goulo warne 'è gad ur bach** : Ils sont sortis, mais on dit qu'il faut les recouvrir d'une bâche *(Skrigneg)* ; **Ur vachenn ar mo(d)-se 'è bad, dïannañ, pemp-c'hwec'h la** : Une bâche comme ça dure aussi, tout du moins, cinq-six ans *(Skrigneg)* ; **Goud(e) neuhe pé vé poent perchiñ 'nê vé lemet ar bach kuit d'ar mar(e) vé klouar an amzer ha ahe vent ket da berchañ kin** ! : Alors après lorsqu'il est temps de les percher on enlève la bâche au moment où le temps est doux et là on n'a plus à les percher *(Skrigneg)* ; **Ya ! Ga'r vreilh ya ! An dra-he vije laket ur pezh bach war an dou(a)r da lakad chom ar greun neuhe** : Oui ! Au fléau oui ! Pour ça on mettait une grande bâche sur le sol pour qu'alors le grain reste *(Skrigneg)*

**BAC'H** [bax-h] : [vx. br. ***bach***] n.m. ; Croc

✗ *syn.* : ***divac'h, krog***

**Ar bac'h neus tri bes** : Le croc a trois dents *(Pleiben)* ; **Riñs(añ) ar c'hrow gan ar bac'h** : Vider la crèche munis d'un croc *(Pleiben)* ; **Ar bac'h tenn teil da 'r c'hrow** : Le croc pour tirer du fumier de l'étable *(Laz)* ; **An avalou-douar zo seizh mod da denn 'nê, an heñi nôa kem(ed) un tamm ba e jerdin, heñ denne 'nê ga'n trañch pedam ga'r bac'h** : Il y a mille façons de les tirer, celui qui n'en avait qu'un peu dans son jardon les arrachait à la houe ou bien au croc *(Laz)* ; **Ha tennet ga ar bac'h ! Med 'lem a vije laket kalz vije divichou 'mes-tra da dennañ patates, 'n-om jikour ree an dud da dennañ patates** : Arrachées au croc ! Mais là où en en mettait beaucoup, il y avait quand-même des journées pour arracher les patates, les gens s'entraidaient pour arracher les patates *(Ar Fouillez)*

**BAC'HAD** ['baxəd-t] : n.m. (pl. **-ou** [ba'xɑːdu]) ; Croc (plein de)

**Ur bac'had-teil** : Un croc plein de fumier *(Laz)*

**BADABOUM** [badabum] : estl. ; Badaboum

**Ha badaboum d'an traoñ !** : Et badaboum jusqu'en bas ! *(Poullaouen)*

**BADADAK !** [bada'dak] : onom. ; Patatras ! (bruit de *qqchose* qui se déglingue)

**Badadak, dak ! Torr(e)t an alar, male(ü)rus !** : Et patatras ! La charrue est cassée, malheureux ! *(Laz)*

**BADEÏ / BADEIO** [ba'de.i] [ba'dejo] : [***badezaff*** 1499] vb. ; Baptiser / Inaugurer

◆ Baptiser ; **C'hwi n'oc'h ket badeet ?** : Vous n'êtes pas baptisé ? *(Berrien)* ; **Ah ya-ya ! Ha oa kont 'be(d) (ne)med boud badêt !** : Ah oui-oui ! Et rien d'autre ne comptait que d'être baptisé ! *(Lokarn)* ; **Hag an heñi glésse 'néñ da vadeio, vise ur vantell-le ganti** : Et celle qui venait le chercher pour se faire baptiser portait un mantelet *(Lokarn)* ; **Gwel a res bremañ vent badeet toud pe vé an dud assames pe vent ket ! Gwel a res pe-naos é cheñch(et) an traou ?!** : Tu vois de nos jours ils sont baptisés, que les gens soient ensemble ou non ! Tu vois comment les choses ont changé ! *(Skrigneg)* ; **Prom(añ) vé ket badêt ar vugal(e), me(d) neu'n, ma visegn gan(e)t d'ar mitin, visegn badêt d'an ab(ar)d'hê** : De nos jours on ne baptise pas les enfants, mais alors, s'ils naissaient le matin, ils étaient baptisés en fin d'après-midi *(Lokarn)*

◆ Inaugurer ; **Neve so é badeet an RER** : Le RER a été récemment inauguré *(Poullaouen)*

➢ **Pi-moc'h badeet** : Malappris / Grossier personnage ; **Ar re-he so moc'h badeet !** : Ce sont des malappris ! *(Poullaouen)*

**BADEIANT / BADÏANT** [ba'dejən] [ba'diɛn] [ba'diɑ̃n] [ba'dijən] : [***badizyent*** 1499] n.f. (pl. **badïañchou** [badi'ɑ̃(j)ʃu]) ; Baptême

**Sklap(añ) butun ba ur vadeiant** : Jeter du tabac lors d'un baptême *(Laz)* ; **Ba ur vadïant gwech-all visè chetet draje ha pejou moni** : Dans un baptême autrefois on jetait des dragées et des pièces de monnaie *(Poullaouen)* ;

**Àrlene oa bet binïou ha bombard hag ur vadeiant** : L'année dernière, il y avait eu du biniou, de la bombarde et un baptême *(Ponvel)* ; **'Benn an de war-lerc'h vise aet da gâd ar person ha vise gwraet ar vadeiant** : Le lendemain il allait trouver le prête et on faisait le baptême *(Lokarn)*

- **Derc'hen badïañchou** : Parrainer des baptêmes ; **Deut da zerc'hen badïañchou** : Venez parrainer des baptêmes *(Poullaouen)*

**BADINAÑ** [ba'diːnə] : [***badinat*** 1860] vb. ; Plaisanter

✗ *syn.* : ***farsal***

**Ha da dad vije dalc'h-mad 'vadinañ ga un dra m(e)nnaket 'ha !** : Et ton père était toujours en train de plaisanter sur quelque chose ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Ba'r mod da vev(iñ), ba'r mod da gaoseal, ba'r mod da vadinañ** : Dans façon de vivre, dans la façon de parler, dans la façon de plaisanter *(Lannedern)* ; **Ar mod-se ouïe an dud badinañ 'tresse ha c'ho(a)rzhin ha kemer plijadur ha dikrïañ an dud 'vel-just** : Ainsi les gens avaient l'habitude de plaisanter entre eux, de rire, de prendre du plaisir et de décrier les gens bien sûr *(Lannedern)* ; **Difer's, med ba'r spered oa ket memes-mod, ba'r mod da vadinañ, tud Plone a vadine deus toud an traou !** : Différent, mais ce n'est pas pareil dans l'esprit, dans la façon de plaisanter, les Plonévéziens plaisantaient sur tout ! *(Lannedern)* ; **Ha Yves, pugur kement da vadinañ, na tap(et) hi brec'h : « Ale ! Damp 'ta Mari ! » Lar dèi, paotr-powr !!! Hi sa(v)et !** : Et Yves, puisque tant qu'à plaisanter, avait pris son bras : « Allez ! Allons-y Marie ! » Qu'il lui dit, mon pauvre !!! Elle se leva ! *(Skrigneg)*

**BADINER** [ba'diːnər] : [***badinour*** 1732] n.m. (pl. **-ien** [badi'nɛrjən]) ; Plaisantin

**Ha pa oa kost an ilis, da dad oa badiner hag a na 'h esseet taped-krog ba brec'h da vamm-gàer, paotr-powr ! Diharpet na 'naoñ !** : Et lorsque c'était à côté de l'église, ton père était plaisantin et avait essayé de crocher dans le bras de la belle-mère, mon pauvre ! Elle l'avait rembarré ! *(Skrigneg)*

**BADINEREZH** [badi'nɛːr(ə)z-s] : [***badinerez*** 1709] n.f. ; Plaisanterie(s)

✗ *syn.* : ***bitouserezh, farserezh***

**An dra-he n'é kime badinerezh** : Ce n'est que de la plaisanterie *(Kolloreg)*

**BADOWELLED / BADEELLED / BADUELLED** [badɔ'wɛl(ə)d-t] [bade'ɛləd-t] [bady'ɛləd-t] : [***badaouellet*** 1977] ad. ; Assommé (-e) / Étourdi (-e) / Sonné (-e) / Tombé (-e) en syncope

**N'on ket bet badowell'd** : Je n'ai pas été assommé *(Laz)* ; **'Benn-neuh(e) ver bet badowell't sur walc'h, ga'r vazh...** : Pour-lors on a été certainement assommé, par le bâton... *(Laz)*

**BADOWIÑ / BADAOUIÑ** [ba'dɔwə] [ba'dawi] : [***badaoui*** 1659] vb. ; Assommer / Émécher (alcool) / Étourdir / (se) Troubler

✗ *cf.* : ***childrenk, divadowiñ, krag-vew***

◆ Émécher ; **Badowet oa-heñw !** : Il était éméché ! *(Poullaouen)*

◆ (se) Troubler ; **Beañ oa keseg hag a vadaou ha owenig ha' 'h ee kuit ga o c'harr hag a vijent mouchet neuhe da 'h ampechañ 'nê da wel(e)d** : Il y avait des chevaux qui se troublent et sont craintifs et qui partaient avec leur charrette, ainsi on leur mettait des œillères pour les empêcher de voir *(Skrigneg)*

- **Badowet-strizh** : Complètement étourdi (alcool) ; **Me voa aet badowet, med ma c'hamal(ad) voa aet badowet-strizh** : J'étais un peu étourdi (par l'alcool), mais mon ami était complètement étourdi *(Pleiben)*
- **Hanter-vadowet** : À moitié assommé ; **Hemañ oa ledet war an hent hanter-vadowet** : Il était allongé sur la route, à moitié assommé *(An Uhelgoat)*

**BAG** ['bɑːg] : [***bac*** 1499] n.f. ; Bateau

✗ *syn.* : ***batimant, bato***

**Ur mell-pezh tra ! Ar vag divêd zo bet war ar stêr-vras 'e** : Une énorme chose ! Également le dernier bateau qu'il y a eu sur le canal *(Pleiben)*

- **Mestr ar vag** : Le maître du bateau ; **Mestr ar vag neuhe v(o)a ket bet gouest da gass 'nèi war-eñwn ha 'sarr tond a-maes deus sklus Rosvegen a v(o)a-hi dre-eñwn ba'r pont Ty-Men ha aet toud d'an traoñ** : Alors le maître du bateau ne fut pas capable de le faire aller droit et tout en sortant de l'écluse de Rosvegen, il alla en droiture dans le pont de Ty-Men et alla vers le fond *(Pleiben)*

**BAGON** ['bagɔ̃n] : [***bagon*** 1958] n.f. (pl. **-iou** [ba'gɔ̃ɲu]) ; Wagon

✗ *cf.* : ***hent-houarn, karr-houarn, railh, treñ***

**Kasset oa ar veuc'h (e)tram ar vagon ba'r gar** : La vache fut amenée vers le wagon à la gare *(Poullaouen)* ; **Med an dra-he oa bagoniou ha' vise daw poulzañ 'nê ga tud ! Puntañ 'nê dre dud !** : Mais c'étaient des wagons que des gens devaient pousser ! Les pousser à la force des bras ! *(Brennilis)* ; **Hezh oa charritour hag hezh so bet 'tigass(ed) mouded ahe ga i geseg, stag anê war 'r bagoniou da zond da-beked an nec'h demp da dap(añ) an hent** : C'était le charretier et il envoyait la tourbe là à cheval, il les attachait aux wagons pour aller jusqu'en haut afin que nous prenions la route *(Brennilis)*

**BAGONIAD** [ba'gɔ̃ɲəd-t] [ba'gɔ̃jəd-t] : [***bagoniad*** 1910] n.f. (pl. **-ou** [bagɔ̃'ɲɑːdu]) ; Wagonnée / & pl. fig. des chargements

**Berniañ ree bagoniadou traou deus war-horr(e)** : Il entassait des chargements de déblais du sommet *(Poullaouen)*

**BAH !** ['bah] : excl. ; Pff ! / Bof !

**Oh bah ! Lesk(e)t an dra-he ! Benn wich-all n'o ket nessesser demp dond ahe his-se** : Oh pff ! Laissez ça ! La prochaine fois nous n'aurons qu'à ne pas venir là *(Skrigneg)* ; **Oh bah ! Hezh oa un taper-grilhed ! Heñ bassee e amzer 'h o(be)r mann e-be(d)** : Oh pff ! C'était un mauvais paysan ! Il passait son temps à ne rien faire *(Skrigneg)*

**BAHAD** ['bahad-t] : [***bazat*** 1659] n.m. (pl. **-ou** [ba'hɑːdu] / **bahajou** [ba'hɑːʒu]) ; Coup de bâton

✗ *syn.* : ***taol-bazh*** ; & *cf.* : ***bazh***

**Ar bahadou yee war'nê d'hond war ar raog ha dond war ar raog** : Les coups pleuvaient sur eux pour les faire avancer et avancer *(Plonee)*

➢ **Ar garantez a'h a da vahajou !** : L'amour fini en coups de bâtons ! *(Skrigneg)*

**BAHATA** [ba'hata] : [***bazata*** 1659] vb. ; Bastonner / Rosser

✗ *syn.* : ***roiñ koat*** ; & *cf.* : ***bazh***

**Ni n'omp ket deut amañ da ve bahateet** : Nous ne sommes pas venus ici pour nous faire bastonner *(Poullaouen)*

**BAIED** ['bɑ.jəd-t] : [***bavet*** 1732] ad. ; Engourdi (-e)

✗ *syn.* : ***kropañ***

**BAILH** [baʎ] : [***baill*** 1633] n.m. (pl. **-ou** ['baʎu]) ; Bac (baquet) / Mangeoire à cochon

✗ *syn.* : ***baked, lower, mañjouer, preseb***

◆ Mangeoire à cochon ; **Ga da zoworn goud(e) ga'r sailh frikès c'hoazh mïoc'h, pass lesken traou gross ha vije chet(et) an dra-he d'ar moc'h ba o bailh** : Après dans le seau avec tes deux mains tu écrasais plus encore, ne pas laisser des gros trucs et on jetait ça aux cochons dans leur mangeoire *(Berrien)* ; **Ur bailh ya, d'ar saout oa ar mañjouer ha d'ar moc'h oa ar bailh ! An dra-he oa ur machin-hou(a)rn pe ur machin-simen ha vije taolet o voued dê ba hezh** : Une mangeoire à cochon oui, la « manjouer » c'était pour les vaches et le « bailh » pour les cochons ! C'était un truc en fer ou en ciment et on leur jetait leur nourriture dedans *(Berrien)*

➢ **Bailh-kig** [baʎ'kig-k] : Bac à viande / Charnier ; **'Benn-neuh(e) oa bailhou-kig** : Pour-lors il y avait des charniers *(Laz)* ; **Me(d) gwech-all sè, ar bailh-kig oa ur bailh-koat, gis ur varrikenn** : Mais autrefois, tu vois, le charnier était un bac en bois, comme une barrique *(Laz)* ; **Ar pe-moc'h vïe laet ba'r ferm ha lak(e)t ba'r bailh-kig sè, pé vis(e) lak(e)t leun, an dra-he vis(e) tap(e)t d'anèoñ** : On tuait le cochon à la ferme et on le mettait dans le bac à viande, lorsqu'il était rempli, on en prenait *(Speied)*

**BAILHE** ['baʎə] [baj] : [***bailhe*** 1732] n.m. : Baillée

➢ **Douar-bailh'** : Terre à domaine congéable *(Karnod)*

**BAILHED** ['baʎəd-t] ['bɑ.jəd-t] : [***bailhet*** 1732] ad. ; Qui n'obéit pas bien

**Bailhed eint** : Ils n'obéissent pas bien *(Plonee)*

**BAIONETES** [bajo'nɛtəz-s] : [***bayonetès*** 1732] n.f. ; Baïonnette

**Ha neuhe an dibr-owr hag ar brouss hag ar skrivell ha neuhe ar brid hag ar vaionetes, toud voa preparet** : Et alors la selle en or, la brosse, l'étrille et donc la bride et la baïonnette, tout était préparé *(Plonee)*

**BAK** ['bak] : n.m. (pl. **-o** ['bako]) ; Bac

**Ar laezh tàe ba'r bak ha oas ket kap da denn 'naoñ maes, ba-blassou vise gwraet, med pass kalz** : Le lait venait dans le bac et tu ne pouvais pas l'extraire, on faisait par endroit, mais pas beaucoup *(Karnod)* ; **Ya ! Laezh ha moc'h ha koèleou ! War-lerc'h oa deut ar bako, neu'n oa ket mem-mod kin** : Oui ! Lait, cochons et taureaux ! Les bacs sont apparus ensuite, alors ce n'était plus pareil *(Karnod)*

➢ **Bak-laezh** : Bac à lait ; **Un' vis(e) 'ho(r)tos 'hann vij(e) riñs(et) ar bak d'ar sul, ar bak-laezh, blam da lakad dour tomm barzh d'ar vugal(e) da zond da dap o *bain*** : Il y en a un qui attendait jusqu'à ce que le bac soit vidé le dimanche, le bac à lait, afin d'y mettre de l'eau chaude pour que les enfants viennent prendre leur bain *(Karnod)*

**BAKED** ['bakè] : n.m. (pl. **bakejou** [ba'keːʒu]) ; Baquet

✗ *syn.* : ***bailh, barazh*** ; & *cf.* : ***bessel, penton***

**Ba bakejou bras-bras-bras** : Dans de gigantesques baquets *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Sete vïent lesket ba'r bakejou neuhe un neubeud devechou** : On les laissait donc dans les baquets quelques jours *(Ar C'hastell-Ne)*

**BAL** [bɑːl] : [***bal*** 1633] n.m. (pl. **-iou** ['balju] ['bɑ.ju] **-o(u)** ['bɑːl(o/u)]) ; Bal

**Ba p(e)-lec'h so bal fenoñs ?** : Où y a-t-il bal ce soir ? *(Poullaouen)* ; **Ba'r sal-dañs oa ur bal** : Il y avait un bal dans la salle de danse *(Kleden)* ; **Hemañ oa aet d'ar bal ur sulvezh** : Il était allé au bal un dimanche *(Poullaouen)* ; **Direwret oa ga'r c'hoant d'ond d'ar bal !** : Elle mourait d'envie d'aller au bal ! *(Skrigneg)* ; **Ha meus choñj oan**

**aet di, d'ar bal** : Et je me rappelle que j'y étais allée, au bal *(Skrigneg)* ; **Hag hei a oa marvet ba'h ar bal neuhe !** : Et alors elle mourut au bal ! *(Berrien)* ; **Pad ar bresel oa ket bal, oa mann e-bed kin** : Il n'y avait pas de bal pendant la guerre, il n'y avait plus rien *(Plourac'h)* ; **Sete ur bal, oa echuet ar bal, heñw roud !** : Il y avait donc un bal, le bal était terminé, il se mit en route ! *(Kleden)* ; **Ya, gwech-all 'h ee ar re-yowank d'ar bal (iv)e** : Oui, autrefois les jeunes allaient aussi au bal *(Kleden)* ; **Med goude, pé oaint eureujet neuhe, oa bet bal** : Mais ensuite, lorsqu'ils se marièrent donc, il y eut un bal *(Berrien)* ; **Goude meus gwraet balo pad matrèhe tregont la bennaket goude** : Après j'ai fait des bals pendant peut-être une trentaine d'années *(Skrigneg)* ; **Choñj meus oamp bet ba'h ar bal barzh Plouinio, an de-se oa morenn 'è** : Je me rappelle que nous étions allés au bal à Plouigneau, ce jour-là il y avait aussi du brouillard *(Skrigneg)* ; **Hag an dud 'n (hi)ni yee d'ar bal d'ar sul-nos ha teue d'ar gêr toud (e)n-ur ganañ** : Et ce sont les gens qui allaient au bal le dimanche soir et qui revenait à la maison tous en chantant *(Sant-Wazheg)* ; **Ha lod 'e viche arc'hant ba o godilli pé 'h eent d'ar baliou ahe ha 'h o(be)r o enteressant !** : Et aussi certains avaient de l'argent dans les poches lorsqu'ils allaient là dans les bals pour faire leur intéressant ! *(Skrigneg)* ; **D'ev ur bann'h 'h eent d'ar bistroiou ha macheñ, med bremañ n'eus ket balou kin na mann e-bed** : Ils allaient dans les bistros et autre pour boire un coup, mais de nos jours il n'y a plus de bals ni rien *(Pluskelleg)* ; **Hag an dud, beñ 'h eent d'ar bal da Verrien war o zreid, memes beked Skrigneg wechou, bek(ed) ar Vouilhe** : Et les gens, ben ils allaient au bal à Berrien à pied, même parfois jusqu'à Scrignac, jusqu'à La Feuillée *(Berrien)* ; **Ha Louis oa 'hond un tu bennaket-all hag a oa in bissiklèt da hond sañsemant d'ar bal un tu bennaket 'è, d'ar sadorn d'an noñs** : Et Louis allait dans une autre direction, il était en bicyclette pour aller censément au bal également dans une direction quelconque, le samedi soir *(Skrigneg)*

- **Bal-degiset** : Bal costumé ; **Bal-degiset vije** : Il y avait un bal costumé *(An Uhelgoat)*

**BALAÑS** ['bɑ:lɑ̃s] : [***balancc*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [ba'lɑ̃su]) ; Balance

- **Beg ar valañs** : Pointe de la balance ; **Dow veg ar valañs** : Les deux pointes de la balance *(Poullaouen)*
- **Bis ar valañs** : L'aiguille de la balance
- **In balañs** : En balance / Incertain ; **An direksïon oa in balañs** : Le pouvoir était en balance *(Poullaouen)*

**BALBOTAL** [bal'botəl] : [***barbotein*** 1919] vb. ; Papoter

✗ *syn.* : ***flabotiñ, klaboussad, plapañ***

**Ra keme(d) balbotal !** : Il ne fait que papoter ! *(Poullaouen)*

**BALBOTER** [bal'botər] : [***borboter*** 1633] n.m. (pl. **-ien** [balbo'tɛrjən]) ; Papoteur / **BALBOTÉRES** [balbo'te:rəz-s] : n.f. (pl. **-ed** [balbote're:zəd-t]) ; Papoteuse

✗ *syn.* : ***balbous, flaboter, fletenn, klabousser, labedenn, lardigenn, lardousenn, pil-ginou***

**BALBOUS** ['balbuz-s] : [***balbouz*** 1603] ad. & coll. (sing. **-enn** [bal'bu:zən]) ; Bavard / Bave

✗ *syn.* : ***balbous, glowrenner, flaboter, fletenn, klabousser, labedenn, lardigenn, lardousenn, pil-ginou***

**Hezh so balbous** : Il est bavard *(Karnod)*

**BALBOUSENNIÑ** [balu'zɛni] : [***balbousenniñ*** 1992] vb. ; Bafouiller / Baver

✗ *syn.* : ***balbousiñ, klaboussenniñ***

◆ Bafouiller ; **Ha chom da jilow 'naoñ 'valbousenniñ !** : Et rester l'écouter bafouiller ! *(Poullaouen)*

◆ Baver ; **Hemañ zo 'valbousenniñ war e roched** : Il est en train de baver sur sa chemise *(Poullaouen)* ; **Ar veuc'h ree keme(d) balbousenniñ** : La vache ne faisait que baver *(Poullaouen)*

**BALBOUSER** [bal'bu:zər] : [***balbouzer*** 1499] n.m. (pl. **-ien** [balbu'zɛrjən]) ; Bredouilleur

✗ *syn.* : ***klabousser***

**BALBOUSIÑ** [bal'bu:zi] : [***balbouzat*** 1499] vb. ; Baver / Bafouiller

**BALE** ['bɑ:lə] : [***bale*** 1530] n.f. & n.m. ; Démarche / Marche / Pas

✗ *cf.* : ***kammed, pas***

**Aet d'o(be)r un tamm bale** : Parti faire une petite marche *(Poullaouen)* ; **Me renk o(be)r ur bale, un droiad war ar maes** : Il faut que je fasse une marche, un tour à la campagne *(Poullaouen)* ; **Ar bale war ar re-he da-houde oa sterd 'e lec'h pé vise trôet mad an douar, plén ha-toud, oa aes balo war'nê** : Ensuite il était difficile de marcher dessus aussi là où c'était facile lorsque la terre était bien labourée, régulière et tout *(Plouïe)*

- **Ur bale en-eñwn** : Une démarche toute droite *(Plouïe)*
- **Ur bale hir** : Un pas long *(Plouïe)*
- **Ur bale lijer** : Un pas leste ; **An heñi zo digourdi hag ur bale mad, hezh né ur bale lijer !** : Celui qui est dégourdi et d'une bonne démarche, il a un pas leste ! *(Plouïe)*
- **Ur bale mad** : Une bonne démarche *(Plouïe)*
- **Ur bale palaw** : Une démarche pataude *(Berrien)*
- **Ur bale pounner** : Une démarche lourde *(Plouïe)*
- **Ur vale-treus** : Une démarche les pieds de travers *(Plouïe)* (cf. **treuselleg**)

**BALE / BALEO / BALO / BALA / BÆLE** ['bɑ:l(e)] [ba'lew] ['bɑ:lo] ['bɑ:la] ['bæ:le] : [***bale*** 1530] vb. ; Marcher

✗ *m. comp.* : ***war-vale*** ; & *cf.* : ***pitochad***

**Baleo a ouïe sertenamant** : Il savait certainement marcher *(Berrien)* ; **Oa komañset da vale** : Il avait commencé à marcher *(Berrien)* ; **Hezh a valee founnus-mat !** : Il marchait très rapidement *(Plouïe)* ; **C'hwi zo bet (é) fala ?** : Vous êtes allés marcher *(Kergrist)* ; **Aes oa balo war'nê** : Il était facile de marcher sur eux *(Plouïe)* ; **Bale n'on ket (e)vid o(be)r** : Je ne peux pas marcher *(Kallag)* ; **Balo ba-touesk an hañouenn** : Marcher parmi le purin *(Pleiben)* ; **Oa ket voaien da val' war 'n hent ga'r pri !** : On ne pouvait pas marcher sur la route à cause de la boue ! *(Sant-Wazheg)* ; **Pe oad oa ? – Bihen-tre, med tro-walc'h (e)vid baleo** : Quel âge avait-il ? – Tout petit, mais assez (grand) pour marcher *(Berrien, Plouïe)* ; **Heñw droiè neu'n ha valeè 'è neb flastr(añ) netra (e-)bed !** : Il tournait et marchait également sans rien écraser du tout ! *(Speied)* ; **Pudur vije lar(e)t blamed dê pass beañ kamm ! Pass beañ digor o diwh(a)r pa valechent** : Puisqu'on disait pour qu'ils ne soient pas boiteux ! Qu'ils n'aient pas les jambes arquées lorsqu'ils marcheraient *(Skrigneg)* ; **Hag a-wechou 'e an heñi a valev pounner ahe his-se, heñ neus un treid-boul !** : Et parfois également, celui qui marchait lourdement comme ça, il a les pieds lourds ! *(Plouïe)* ; **An dra-he oa sterd d'ar c'heseg bale war an dou(a)r-labour** : C'était difficile pour les chevaux de marcher sur la terre labourée *(Berrien)* ; **Bale treid noazh, dïerc'hen, ma vé tap(et) ur rum : Hezh so aet dïerc'hen d'e wel(e) !** : Marcher pieds nus, nu-pieds, si l'on attrape un rhume : Il est allé nu-pieds dans son lit ! *(Laz)* ; **Pé 'h ee an dud ar mod-se wichou da vala a'h ee wichou tammou bara gate ba o musetennou, houzoh walc'h** : Parfois lorsque les gens allaient ainsi marcher, ils emportaient parfois des bouts de pain dans leur musette, vous savez bien *(Skrigneg)* ; **An dra-h(e) so kaos zo dour ba-dindan ha zo nentra (ne)me(d) ar groc'hen'nn war-horr(e) ha yeot ha pé valees war'nê weles toud-toud, toud o voujañ ba-dindan** : C'est pourquoi il y a de l'eau en dessous et qu'il n'y a rien que la membrane par-dessus et de l'herbe, lorsque tu marches dessus, tu vois absolument tout bouger en dessous *(Brennilis)*

- **Bale a-dreus** : Marcher de travers ; **Oan ket 'fale 'dreus na mann e-bed** : Je ne marchais pas de travers ni rien *(Poullaouen)*
- **Bale braw** : Marcher joliment ; **Hezh a valev braw** : Il marche joliment *(Plouïe)*
- **Bale e-hun** : Cheminer seul / Voler de ses propres ailes ; **'Benn-neuhe joñj din (e)ma poent din choñjal bæle ma-hun 'e ! Ha môa despunet tro-walc'h, a-peu-prè... Pêet-mad oan !** : Pour-lors je pense aussi qu'il est temps pour moi de voler de mes propres ailes ! Et j'avais amassé suffisamment, à-peu-près... J'étais bien payé ! *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Bale plén** : Marcher droit ; **N'int ket kin 'vi(d) bale plén** : Ils ne sont plus capables de marcher droit *(Poullaouen)*
- **Chetañ *udb.* da vale** : Bazarder *qqchose* ; **Med ma vis(e) us(et) ar valc'h un tamm, vis(e) chet(et)-hi dé val' !** : Mais si la faux était un peu usée, on la bazardait ! *(Kleden)* ; **Oa-hi peus-ne(ve), ur valc'h peus-ne(ve), seto ree droug daoñ chet(añ) (a)nèi dé val' 'è ha na soud(et)-hei** : Elle était presque neuve, une faux presque neuve, ça lui faisait donc aussi du mal de la bazarder, ainsi il la souda *(Kleden)*
- **Hag an traou da vala !** : Et c'est parti ! *(Skrigneg)*
- **Kass *ub.* da vale** : Envoyer *qqn.* paître ; **Kass 'naoñ da val' !** : Envoie-le paître ! *(Karnod)*
- **Kass *udb.* da vale** : Chasser *qqchose* / Faire voler *qqchose* ; **Leskel ur pezh bramm war ar pladad-bleud ha kassed an hanter-lod da val' !** : Lâcher un gros pet sur l'assiettée de farine et en chasser la moitié ! *(Poullaouen)*
- **Lakad *ub.* da vale** : Faire marcher *qqn.* ; **Daon ! Groge ba(r)zh-ennon sur ! Hag a lake 'ha(n)on da vale, me(d) daon ! Ma'hat a reen ma-hun 'è** : Dam ! Elle me tenait certainement ! Et elle me faisait marcher, mais dam ! Je le faisais aussi probablement toute seule *(Skrigneg)*
- **Lesk *ub.* da vale** : Laisser *qqn.* Cheminer ; **Daon ! Te zo 'h o(be)r miser da hezh ! Leus(k) 'naoñ da val' brem(añ) !** : Dam ! Tu lui fais des misères ! Maintenant laisse-le cheminer ! *(Skrigneg)* ; **Te zigor an nor d'ar re a blij dit hag ar re a blijont ket a vé lesket da val'** : Tu ouvres la porte à ceux qui te plaisent et ceux qui ne te plaisent pas sont laissés cheminer *(Berrien)*
- **Mond da vale** : Aller marcher / Être bazardé (-e) / Dégager ; **Med ar re-s(e) so aet da val' toud pell-zo !** : Mais ils sont tous bazardés depuis longtemps ! *(Plourac'h)* ; **Sete goude pé vije toullet, vïe tennet ar boentenn hag an trokar chome da blass ha 'h ee ar ju da vala !** : Donc après lorsque c'était percé, on retirait la pointe et le trocart restait en place et le jus dégageait ! *(Skrigneg)* ; **An hent vo gwraet war-gourr(e) ar barraj, an hent basseo dreus-kàer ha' so papred tri di ha' 'h ey da val'** : La route sera faite sur le barrage, la route passera complètement en travers et il y a toujours trois maisons qui seront bazardées *(Poullaouen)*
- **Sklapañ *udb.* da vale** : Envoyer *qqchose* valdinguer ; **Me sklape ar c'hozh leveriou-se da vale !** : J'envoyais valdinguer ces sales livres ! *(Skrigneg)*
- **Taol *udb.* da vale** : Expulser *qqchose* / Éjecter *qqchose* ; **Taolañ toud ar pladad-bleud da val'** : Expulser toute la platée de farine *(Poullaouen)*

**BALE-BRO** ['bɑ:lə,bro:] : [***bale bro*** 1902] vb. ; Parcourir du pays

✗ *syn.* : ***fouetañ-bro*** ; & *cf.* : ***gweled-bro***

**Heus kemed lakad un tamm diñ ba ma musetenn hag ur voutailhad-chistr ha me zo 'hond da vale-bro !** : Tu n'as qu'à m'en mettre un peu dans ma musette ainsi qu'une bouteille de cidre et je vais aller parcourir du pays ! *(Skrigneg)* ; **Ha ga hemañ 'ha ! N'on ket bet inouet ! Ha pad deg la, houzoh walc'h, m(a) omp bet 'vale-bro, 'wel tud du-m(añ) ha du-nt** : Et avec lui ma foi ! Je ne me suis pas ennuyée ! Et pendant dix ans, vous savez bien, que nous avons parcouru le pays, vu des gens ici et là *(Skrigneg)*

**BALEADENN** [bale'ɑ:dən] : [***baleadenn*** 1876] n.f. (pl. **-ou** [balea'dɛnu]) ; Balade

✗ *cf.* : ***pourmenadenn***

**Goude ramp ur valeadenn war-droad** : Puis nous faisons une balade à pied *(Poullaouen)*

**BALEER** [ba'leːr] : [***baleër*** 1732] n.m. (pl. **-ien** [ba'le.rjən]) ; Marcheur
**Ur baleer mad** : Un bon marcheur *(Poullaouen)*

**BALEER-BRO** [ba'leːrbro] : [***baleer-bro*** 1964] n.m. (pl. **baleerien-bro** [ba'leːrjənbro]) ; Globe-trotteur
**Hezh so ur baleer-bro** : C'est un globe-trotteur *(Poullaouen)*

**BALEÑN** [ba'lẽ.jn] : [***balaen*** 1633] n.f. ; Balai (de genêt)
✗ *syn.* : ***skub, skubellenn***
**Amañ ma ar valeñn** : Le balai est ici *(Lannedern)* ; **Ar valeñn, « skubellenn » lare lod** : Le balai, certains disaient « skubellenn » *(Laz)*
➢ **Taol baleñn / Taol valeñn** : Coup de balai ; **Ha vije gwraet un taol valeñn hag a destumet 'n (dr)a-he** : Et on donnait un coup de balai et on ramassait ça *(Pleiben)* **Vïe kempennet an oaled pé v(o)a echüet an dei hag lec'h viche ràet un taol baleñn war an oaled, prop hag a vije lakeet toas !** : On nettoyait l'âtre lorsque la journée était finie et là où on donnait un coup de balai sur l'âtre, proprement et on mettait de la pâte ! *(Pleiben)*

**BALLON** ['balən] : [***ballon*** 1992] n.m. (pl. **-iou** [ba'lɔ̃nju]) ; Ballon
✗ *cf.* : ***bolod***
**Ar ganetenn oa ba'r mare-s(e), oa ket balloniou oa** : C'était la bille à cette époque-là, il n'y avait pas de ballons *(Duod)* ; **Boñiou, ya 'houzoh a-walc'h, (a-)wechou vïe balloniou !** : Des bons, oui vous savez bien, parfois il y avait des ballons ! *(Lokmarïa)*

**BALOTAJ** [balotaʒ-ʃ] : n.m. ; Ballottage
**Aet oan ba'r balotaj me(d) oan ket bet elu** : J'avais été en ballottage, mais je n'avais pas été élu *(Kalaner)*

**BALTEG** ['baltəg-k] : [***balteg*** 1919] n.m. (pl. **-ed** [bal'teːgəd-t]) ; Bêta / Imbécile / Lourdaud / Niais
✗ *syn.* : ***diot, inossant, ginou-patates, ginoweg, planken***
**Hezh so ur balteg !** : C'est un imbécile ! *(Karnod)*

**BALVENN** ['balvən] : n.f. ; Cil (cf. **malvenn**)

**BANAL / BANEL / BER'N** ['bɑ̃ːn(əl)] ['bɑ̃ːnɛl] ['bɛ̀ːrn] : [gaul. ***banatlo*** ; ***balazn*** 1499] n.m. ; Genêt
✗ *m. comp.* : ***bazh-vanal, bod-panal***
**Hag tôet ga ban' neu'n** : Et couvert alors de genêt (chaume) *(Speied)* ; **Gad un toufad-panal troc'het a-fetepañs (e)vid se** : Avec une touffe de genêt coupée délibérément pour ça *(An Uhelgoat)* ; **Lochou-koat tôet ga banal ! Ree ket glô barzh, na yin oa ket barzh 'e !** : Des huttes en bois couverts de genêt ! Il ne pleuvait pas à l'intérieur et il n'y faisait pas froid non plus ! *(An Uhelgoat)* ; **Ha goude-se pa vije difontet gad an ar a zisplanter ar lann hag ar chouchou-banal** : Et ensuite lorsqu'on défrichait à la charrue on arrachait la lande et les souches de genêt *(Berrien)* ; **Med an tan vije gwraet gan skochou-lann hag petram tammou banal ue, med ar re-he sailhe an tan 'e** : Mais on faisait le feu avec des tiges d'ajonc ou bien aussi des bouts de genêts, mais ceux-là faisaient prendre le feu aussi *(Pleiben)* ; **Ar park, an dra-he oa un tamm banal bennaket, un' e(rr)o uset hag e deue banal ha traou barzh...** : Le champ, c'était un peu de genêt, un champ usé d'où ne poussait que du genêt et autres... *(Ponvel)* ; **Me so bet 'pilad lann ba'n traoñ ase his-se, ba ti ma dad ba-dreñw as(e), oa lann ba ur loch kozh gwraet ga ban', 'n dôenn ga banal** : Je suis allé broyer l'ajonc en bas là, chez mon père là-derrière, il y avait de l'ajonc dans une vieille hutte en chaume, le toit en chaume (genêt) *(Karnod)*
➢ **Karrdi-banal** : Remise en chaume (genêt) ; **Ha neu'n ur c'ha'di-ban' ba tal e gichenn hag on kontañ doc'h d'anê damaï c'hoazh (iv)e** : Et alors une remise en chaume à côté et dont je te parlais également encore tout à l'heure *(Speied)*
➢ **Tôenn-banal / Tôenn-vanal / Tôenn-ber'n** : Toit en chaume ; **An dôenn-vanal petram an dôenn-plous** : Le toit en chaume ou bien le toit en paille *(Ponvel)* ; **Eo-eo ! Jean ha' oa a-raokomp ene ha na vrèget tôenn ur loch kozh, tôenn-ber'n ha na fourret an dra-he toud barzh kreis ar bern-teil !** : Si-si ! Jean qui y était avant nous avait démoli le toit d'une vielle cabane, un toit en chaume et avait fourré tout ça au centre du tas de fumier *(Skrigneg)*

**BANAN** [banan] : [***bananez*** 1931] : coll. ; Bananes
**Ar seurésed na laret demp mijemp avalou-orañjed ha banan ha traou mïemp ket droed ba'r yêr** : Les sœurs nous avaient dit que nous aurions des oranges et des bananes et des choses que nous avions pas le droit à la maison *(Skrigneg)*

**BANDAJ** ['bɑ̃ndaʒ-ʃ] : n.m. (pl. **-ou** [bɑ̃n'dɑːʒu]) ; Bandage
**Ar c'hamoniou-he na roujou leun ga bandajou kaoutchou warn'nê** : Ces camions-là avaient des roues recouvertes de plein de bandages de caoutchouc *(An Uhelgoat)*

**BANDENN** ['bɑ̃ndən] : [***bandenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [bɑ̃n'dɛnu]) ; Bande (tous sens) / Groupe / Nuée / Troupe / Troupeau / Ceinture

✗ *m. comp.* : ***a-vanden*** ; *syn.* : ***group, kouch, troc'had*** ; & *cf.* : ***boem, fèriou-houarn***

◆ Bande (tous sens) ; **Lak ur vandenn war da vis** : Mets-toi une bande sur le doigt *(Poullaouen)* ; **Oh ! Pemp pe c'hwec'h oaint ene, ba'h ar vandenn vé dalc'h-mad un' digourdïoc'h 'vi(d) ar re-all, houzoh walc'h** : Oh ! Ils étaient là cinq ou six, dans la bande il y a toujours quelqu'un de plus dégourdi que les autres, vous savez bien *(Skrigneg)* ; **Oh ! Dalc'h-mad out bet, pa oas ba'r skol, yowank 'è, me lar dit vije houmañ ba'h penn ar vandenn dalc'h-mad heñ ! Vije 'tiskiñ 'nê** : Oh ! Tu l'as toujours été, lorsque t'étais à l'école, jeune aussi, je peux te dire qu'elle était toujours à la tête d'une bande hein ! Tu leur apprenais *(Skrigneg)*

◆ Troupe ; **N'eus ket amzer da goll ! Ha ga ma bandenn war ma c'his !** : Il n'y a pas de temps à perdre ! Avec ma troupe sur mes pas ! *(Plourac'h)*

◆ Troupeau ; **Ur vandenn-saout** : Un troupeau de vaches *(Poullaouen)*

◆ Nuée ; **Deut so ur vandenn-filiped** : Il vient une nuée de moineaux *(Poullaouen)*

**BANDENNAD** [bɑ̃n'dɛnəd-t] : [***bandennat*** XVII] n.f. (pl. **-ou** [bɑ̃ndɛ'nɑːdu] **bandennajou** [bɑ̃ndɛ'nɑːʒu]) ; Bande de / & au pl. En bandes

✗ *syn.* : ***aredenn, bochad, group, kouch, troc'had***

◆ Bande de ; **Ba bourk Uhelgoat meump gwelet ur vandennad kampïarded** : Au bourg d'Huelgoat, nous avons vu une bande de lascars *(Plouïe)* ; **Ar re-h(e) vé 'h o(be)r « klok-klok-klok » ah(e) partoud ha' gè(v) dê la vé ur vanndennad lapoussed-bihen war o lerc'h** : Elles font parfois « cloc-cloc-cloc » là partout et elles croient qu'elles sont suivies d'une bande de poussins *(Laz)* ; **Ha pé vïent gwelet 'tond, ar re-he vis(e) ur vandenn(a)d ha vise brageier gwenn ar mod-m(añ) gate hag ur rijenn fer(e)t gate, vis(e) fer(e)t ar bragou** : Et lorsqu'on les voyait venir, ils étaient toute une bande, vêtus de pantalons blancs comme-ci et d'un pli repassé, les pantalons étaient repassés *(Plouïe)*

◆ au pl. En bandes ; **Ha hè 'h ee toud oh, bandennajou !** : Et ils allaient tous oh, en bandes ! *(Kleden)* ; **War hon dreid 'h eemp hag a'h eemp bandennajou** : Nous allions à pied et en bandes *(Kergloff)*

**BANK** [bɑ̃ŋk] : [***banq*** XVI[e]] n.m. (pl. **-ou** ['bɑ̃ŋku]) ; Banc / Banque

✗ *syn.* : ***skaon*** ; & *cf.* : ***aseenn***

◆ Banc ; **Asev 'ta war ar bank ahe** : assieds-toi donc là sur le banc *(Plouïe)* ; **Ar c'hozh bank-te !** : Ce sale vieux banc ! *(Poullaouen)* ; **Ba'n hangar dreñw ahe ha vije laket 'naoñ war ar bank** : Dans le hangar derrière là et on le mettait sur le banc *(Berrien)* ; **Heñ a vïe ganin ba korn ar fourno 'e ha me vis(e) war ar bank ba'r c'host(e), (é) krog (dé) vrediñ** : Je l'avais aussi au coin du fourneau et j'étais sur le banc sur le côté, commençant à coudre *(Sant-Wazheg)*

➢ **C'hoari bank** : Jouer à la banque (anc. jeu de cartes) ; **Ar re-benvidig c'hoarïè bank, ur jeu da sevel béc'h** : Les riches jouaient à la banque, un jeu à semer la discorde *(Poullaouen)*

**BANK-ARTISAN** [bɑ̃ŋkar'tiːzən] : n.m. (pl. **bankou-artisaned** ['bɑ̃ŋkuarti'zɑ̃ːnəd-t]) ; Établi

**Ha oa deuet Jañ-Maï ga i benvijou, eñstal(et) ar bank-artisan ba'r grañj** : Et Jean-Marie était venu munis de ses outils, l'établi fut installé dans la grange *(Kleden)*

**BANK-TOSSER / BANK-TOSTER** [bɑ̃ŋk'tɔs(t)ər] : [***bank-doser*** 1890] n.m. ; Banc clos / Banc-coffre (à dossier)

✗ *syn.* : ***chern***

**Di-rag ar gwele-kos vije ar bank-tosser** : Le banc clos se trouvait devant le lit clos *(Plouïe)* ; **Me gav braw memes ur bank ar mo(d)-se** : Je trouve même beau un banc (clos) comme ça *(Plonee)* ; **Bank-tosser é ar bank vise lakeet di-rag ar gwele-klos** : Le banc clos c'est le banc qu'on mettait devant le lit clos *(Pleiben)* ; **Ba ti Jeannette (e)ma 'r bank, ba'r c'houloar ahe, (e)ma-heñw braw !** : Le banc (clos) est chez Jeannette, là dans le couloir, il est beau ! *(Plonee)* ; **Ha me teue war ar bank-toster, gwich-all oa ur gwele-klos !** : Et je venais sur le banc clos, il y avait autrefois un lit clos ! *(Skrigneg)*

**BANNAC'H / BANNE** ['bɑ̃nax-h] ['bɑ̃na] [bɑ̃x-h] [bax-h] [bɑ̃ːh] ['bɑ̃ne] : [***bannhe*** 1464 ; ***bannech*** 1499] n.m. (pl. **bannac'hou** [bɑ̃'nahu] **/ banneou** [bɑ̃'ne-u] **bannïou** [bɑ̃'ni-u]) ; Coup de (à boire) / Goutte (de) / Peu de / **BANN'IG** ['bɑ̃nig-k] (pl. **bann'igou** [bɑ̃'niːgu]) ; Petit coup (de) / Petit peu de

✗ *syn.* : ***berad, flipad, tamm***

◆ Coup de (à boire) ; **Ur banne kafe** : Un (coup de) café *(Ar Fouillez)* ; **Pak ur banne** : Boire un coup *(Pleiben)* ; **Pak ur bac'h** : Boire un coup *(Speied)* ; **Ur bann'h bihen (a) win** : Un petit coup de vin *(Poullaouen)* ; **'Feñ nije bet ur bann'h re** : Enfin il aurait eu un verre de trop *(Bolazeg)* ; **Ha deut da ev(añ) i vann'h d'ar bourk da trow** : Et il est descendu boire son coup au bourg *(Skrigneg)* ; **Ha bep a vann'h da Yann ha daoñ !** : Et chacun son coup, à Yann et hop ! *(Skrigneg)* ; **Ur lonker, hemañ gav mad e bann'h** : Un ivrogne, il aime bien son coup *(Motre)* ; **Me(d) ur bann'h-kafe 'h efe ganec'h matre'n ?** : Mais vous prendrez bien peut-être un coup de café ? *(Plourac'h)* ; **Hag a'h añw da bêo ur bann'h gwin dit** : Et je vais te payer un coup de vin *(Skrigneg)* ; **Ur bann'h lagoud oa mad da gaoud 'e** : C'était bon d'avoir aussi un coup de gnôle *(An Uhelgoat)* ; **Ur banne gwin mad oa chervichet deañ** : On lui servit un coup de bon vin *(Landelo)* ; **Ur bann'h chistr evin da dorr ma sec'hed** : Je boirais bien un coup de cidre pour casser ma soif *(Berrien)* ; **Ha oa hezh ene 'h evañ bannac'hou ba'n ostaliri** : Et il était là à boire des coups dans le bar *(Berrien)* ; **Ar Vretoned, ar re-he a gave mad o banne gwin** : Les Bretons aiment bien leur coup de vin *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ur bann'h gwin kozh ha hi(ni) mad ! A-sort peus ket evet pell-zo** : Un coup de vieux vin et du bon ! Comme tu n'en as pas bu depuis longtemps *(Skrigneg)* ; **Lod, p(a) vij(e) ket rôet ur bann'h chistr**

**dê, vijent ket kontant** : Certains, lorsqu'on ne leur donnait pas un coup de cidre, ils n'étaient pas contents *(Skrigneg)* ; **Hezh zo hond da lak ur banne gwin, 'hond d'ev ur banne gwin** : Il va mettre un coup de vin, il va boire un coup de vin *(Lannedern)* ; **Ale ! Krog é da gont ar gaos, tapet neus ur bann'h !** : Allez ! Il commence à parler, il a pris un coup (à boire) ! *(Plouïe)* ; **Ha ni 'h a da evañ ur bann'h-chistr raog evañ ur bann'h-kafe !** : Et nous nous allons boire un coup de cidre avant de boire un coup de café ! *(Skrigneg)* ; **Deus amañ 'ta paotr (a)ssames ganemp da gemer ur bann'h !** : Viens donc ici mon gars avec nous pour prendre un coup (à boire) *(Skrigneg)* ; **Ha goude-se oamp deut kamaraded ha teuient neuhe da evañ beb a vann'h** : Et ensuite nous sommes devenus amis et ils venaient donc boire chacun un coup *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Oh ! Un diaoul-zirêson é an hi(ni) no c'hoant da gaoud dow vann'h deus hemañ** : Oh ! Est un diable d'impertinence celui qui voudra avoir deux verres de celui-ci *(Skrigneg)* ; **Pitoiabl é memestra, kara ?! Ar re blij o bannac'hou dê mo(d)-se é red dê kaoud !** : Si ce n'est pas pitoyable, n'est-ce pas ?! Ceux qui aiment boire des coups comme ça, il le leur faut ! *(Skrigneg)* ; **Rôet ur banne da greis-te, ur banne deus 'n nos, ur banne deuh ar mintin d'e hrweg** : Un verre donné à midi, un verre le soir, un verre le matin à sa femme *(Ar Fouillez)* ; **Med ur bann'h amañ hag ur bann'h ahont ha d'ar mar(e)-se oa kalz a dud ba'h ar feurmiou** : Mais un verre par-ci, un verre par-là et à cette époque il y avait beaucoup de monde dans les fermes *(Skrigneg)* ; **Ni zo 'hond da ev(añ) ur bann'h d'an nec'h, dond a ret (a)ssames ganemp ? – Daon ya 'ha !** : Nous allons boire un coup en haut, vous nous accompagnez ? – Ah oui ma foi ! *(Skrigneg)* ; **C'hwi n'eveh ket ba(nna)c'h traou ganoh ? Chom d(a) gaoseal ar mod-s(e) 'tà sec'hed d'an den 'è** : Vous ne buvez pas un coup ? Ça donne soif aussi de rester parler comme ça *(Speied)* ; **Ha goude vije gwraet tro ar bistroiou toud (e)vid ev(añ) ur bann'h a-benn mond deus taol** : Et ensuite on faisait le tour des bistros pour boire un coup avant de se mettre à table *(Plourac'h)* ; **(A-)wechou-all vïe kime ur ba'h-kafe pé 'h eer da gass an arc'hant** : D'autres fois il n'y avait qu'un coup de café lorsqu'on envoyait l'argent *(Sant-Wazheg)* ; **Plant(et) hezh ba ho meñchou, c'hwi evo ur banne dour ba'r wazh deus an traoñ pé a'h eet da gass ar saout, maes** : Fourre-le dans tes manches, tu boiras un coup de flotte au ruisseau d'en bas quand tu mèneras les vaches dehors *(Plonee)* ; **Ur bann'h lambig dèoñ deuh ar mintin ha vïe ràet ur werennad-lambig ha Jañ-Loui ba'n hent (a)darr(e) da glask chistr (a)darr(e) !** : Un coup de lambig pour lui le matin et on lui donna un verre de lambig et Jean-Louis en retour de nouveau pour chercher du cidre à nouveau *(Poullaouen)* ; **Pugur war-lerc'h ver bet kanañ, goud(e)-se vïe gwraet ar c'hass-krout ha ga'n dra-he 'n-hi(ni) vïe plujadur ! Ha vïe tapet un neubeud bannïou !** : Puisque après qu'on eut chanté, ensuite on faisait le casse-croûte et c'était grâce à ça qu'il y avait de l'animation ! On prenait quelques coups à boire ! *(Lannedern)*

◆ Goutte (de) ; **Ni meump bann'h e-bed !** : Nous n'avons pas une goutte (à boire) *(Skrigneg)* ; **Ur bann' lambig barzh neuhe, kafe kouefet** : Une goutte d'eau-de-vie dedans alors, du café coiffé *(Kolloreg)* ; **Matrehe na ket bet evet bann'h e-be(d) c'hoazh ba i damm amzer** : Peut-être n'avait-il pas encore bu une goutte pendant son service *(Skrigneg)* ; **Ma nïent bet ur bann' traou bennaket da eviñ, med na voa ket bet bann' dour e-bed** : S'ils avaient eu un coup quelconque à boire, mais il n'y en avait pas eu une goutte *(Plonee)* ; **A-forz da roiñ d'un' ha d'egile, 'benn ar fin oa ket dour kin ! Oa ked banne dour mui !** : À force de donner à l'un et l'autre, pour finir il n'avait plus d'eau ! Il n'y avait plus une goutte d'eau ! *(Ar Fouillez)*

◆ Petit coup (de) ; **Ur bann'ig hini melen** : Un petit coup de jaune (pastis) *(Ar Fouillez)* ; **Oa bet ba'r foar Uhelgoat ha na kollet e vissiklèt, pugur na evet un neubeud bannigou re** : Il était allé à la foire d'Huelgoat et avait perdu sa bicyclette puisqu'il avait bu quelques petits coups de trop *(An Uhelgoat)*

◆ Peu de ; **Ur bann'h heol** : Un peu de soleil *(Poullaouen)* ; **Ur bann'h a(v)el so** : Il y a un peu de vent *(Plouïe)* ; **Ahe lakon ur bann'h dour dac'h** : Je vous mets là un peu d'eau *(Ponvel)* ; **Ur bann'h kafe hag ur bann'h mik 'barzh** : Du café avec un peu de fine *(Poullaouen)* ; **Ur banne-laezh d'ober ho soubenn 'benn im-berr** : Un peu de lait pour faire votre soupe ce soir *(Skrigneg)* ; **Pe ur bann'h soubenn pe un dra bennag** : Ou-bien un peu de soupe ou un quelque chose *(Lokmarïa)* ; **Me zo hond da lakad ur bann'h ïoul deuh ma hini ba'h hini ma gwreg !** : Je vais mettre un peu d'huile du mien dans celui de ma femme ! *(Berrien)* ; **Hag ar re-s(e) na boued mad hañ ! Med ni mamp ket, mamp keme(d) ur bann'h soubenn** : Et ils avaient de la bonne nourriture hein ! Mais nous nous n'avions pas, nous n'avions qu'un peu de soupe *(Kergloff)* ; **Gris é an amzer, be zo koumoul hag a(v)el ! Ha memes bannac'hou-glô ur wich an amzer** : Le temps est gris, il y a des nuages et du vent ! Il y a même un peu de pluie de temps à autre *(Skrigneg)*

- **Bann'h-kampèch** : Coup de mauvais cidre ; **Petra é ar bann'h-kampèch peus digasset d'ond amañ ?** : C'est quoi le coup de mauvais cidre que tu as apporté pour venir ici ? *(Kleden)*
- **Bann'h-lorgnezh** : Un coup de mauvais cidre ; **Ur bann'h-lorgnezh vis(e) laret deus ar jistr fall** : On appelait le mauvais cidre « ur bann'h-lorgnezh » *(Kleden)*
- **C'hwezho ur bann'h tan** : Allumer un feu ; **Ar re-he ouïent o(be)r mann e-be(d) ! Oaint ket kapat da c'hweo ur bann'h tan ba'r poal** : Ils ne savaient rien faire ! Ils n'étaient pas capables d'allumer un feu dans le poêle *(Skrigneg)*
- **Kaoud ur bann'h dindan e vri** : Avoir un coup dans le nez ; **Kar ar baotred, (a-)benn mond war-raog (e)vel so gleet, é red dê kaoud ur bann'h dindan o vri** : Car les garçons, avant d'avancer comme il se doit, il leur faut un coup dans le nez *(Plourac'h)*
- **Mond ur bann'h traou gantoñ** : Prendre un coup à boire ; **Oh daon ! Ur bann'h kafe 'h ay ganeh !** : Oh diantre ! Vous prendrez bien un coup de café ! *(Skrigneg)* ; **Ur bann'h jistr 'h ey ganac'h ?** : Vous boirez un coup de cidre ? *(Kergrist)*
- **Ober ur bann'h tan** : Faire un feu ; **Se zo kaos me ra ur bann'h tan** : C'est pourquoi moi je fais un feu *(Skrigneg)*
- **Troiñ ra ma bann' gwad en gwelien** : Mon sang ne fait qu'un tour *(Poullaouen)*
- **Ur banne bouar** : Un coup gratuit (à boire) ; **Heñ gar heñi-bouar, ur banne bouar** : Il aimait le verre gratuit, un coup gratuit *(Laz)*
- **Ur bann'h staot-kazh** : Un verre de pisse de chat (mauvais cidre) ; **Daon ! Hemañ zo blased drol 'ha ! Hemañ zo ur bann'h staot-kazh 'ha !** : Dam ! Il a un drôle de goût ma foi ! C'est un verre de pisse de chat ! *(Skrigneg)*

**BANNIEL** ['bɑ̃ɲəl] : [***banyer*** 1499 ; ***baniel*** 1659] n.m. (pl. **-ou** [bɑ̃'ɲeːlu]) ; Bannière

✗ *cf.* : ***drapo***

**Gwraet mamp ar pardon kentañ hag oa ar bannielou deus ar parrochou war-dro hag oant deut** : Nous avions fait le premier pardon et il y avait des bannières des communes alentours, ils étaient venus *(Skrigneg)*

**BAÑS** [bɑ̃s] : n. (pl. **-ou** ['bɑ̃su]) ; Bras (de croix)

**Bañsou ar groas** : Les bras de la croix *(Karnod)*

**BAPEUR** ['bapər] : [***bapeur*** 1992] n.f. ; Vapeur / Batteuse à vapeur

✗ *m. comp.* : ***paotr-bapeur*** ; & *cf.* : ***aezhenn***

◆ Batteuse (à vapeur) ; **Da zigentañ oa komañs ga ur vapeur** : Au départ on commençait avec une batteuse *(Skrigneg)* ; **E(rr)i é ar vapeur war ar leur** : La batteuse est arrivée sur l'aire de battage *(Skrigneg)* ; **A-wichou vije chikan pa vijer charr ar vapeur** : Il y avait parfois de la chicane lorsqu'on tirait la batteuse à vapeur *(Skrigneg)* ; **Chech war ar vapeur mo(d)-se, an dra-he oa sterd hañ ! Hag ar vapeur oa pounner ! Surtoud an hi(ni) du-he, houm(añ) oa pounner !** : Tirer sur la batteuse à vapeur comme ça, c'était dur hein ! Et la batteuse était lourde ! Surtout celle de chez toi, elle était lourde ! *(Skrigneg)*

**BAR** [bɑːr] [bæ(:)r] : [***bar*** 2005] n.m. ; Quartier (lieu)

✗ *syn.* : ***deog, kartel, karter, pal, trew***

**Ar re-s(e) na o bar dê o-hun** : Ils avaient leur propre quartier à eux *(Kergloff)*

**BARA** ['bɑːr(a)] : [***bara*** 1499] n.m. ; Pain

✗ *m. comp.* : ***bara-boc'h, planken-bara*** ; & *cf.* : ***doubier, toas, torzh***

**Bar' (v)o barzh** : Il y aura du pain à l'intérieur *(Berrien)* ; **Me zeb bar' abominabl !** : Je mange énormément de pain ! *(Plonee)* ; **Poazh é ar bara ?** : Le pain est cuit ? *(Plonee)* ; **Ur moñsad bara** : Un pain massif *(Poullaouen)* ; **Ar man-bar' pé vo prest** : Lorsque le panier de pain sera prêt *(Plonee)* ; **Teue ket (a-)benn da werzh bara gol gér kin** : Il n'arrivait plus à vendre son pain bien cher *(Landelo)* ; **Heñw oa 'è dihanet d'o(be)r bara** : Il avait cessé de faire du pain *(Skrigneg)* ; **Ur bara (a) zeg lur** : Un pain de dix livres *(Poullaouen)* ; **Un tamm bar' din ma vaotr ?** : Un bout de pain pour moi mon garçon ? *(Landelo)* ; ***Pain perdu* vije è, vije kras(e)t ar bar'** : Il y avait aussi du pain perdu, on grillait le pain *(Skrigneg)* ; **Moien zo din da gaoud un tamm bar' ? – Dal !** : Puis-je avoir un peu de pain ? – Tiens ! *(Skrigneg)* ; **Pet(r)a (v)o gwraet brem(añ) ? N'eus ket (a) var' da zebiñ ?!** : Que va-t-on faire maintenant ? Il n'y a pas de pain à manger ?! *(Brennilis)* ; **Med ar bara zo barzh papred ! Neus ket deb(et) i voued (a)nèoñ !** : Mais le pain est toujours à l'intérieur ! Il n'a pas mangé sa nourriture ! *(Kolloreg)* ; **Né kalz kig dru da lakad war e var' petram amann** : Il a beaucoup de viande grasse à mettre sur son pain ou-bien du beurre *(Lokmarïa)* ; **Warc'hoazh me lako un tamm bara deuh ma chouk** : Demain je mettrai un bout de pain dans mon balluchon *(Berrien)* ; **Hei neus laket ar bara dèoñ ha drailhet (a)nèoñ dèoñ ene** : Elle lui a mis son pain, elle le lui a haché là *(Kolloreg)* ; **Hag a vise goret ar vorn da roiñ bar' d'ar re-he** : Et on chauffait le four pour leur donner du pain *(Plonee)* ; **Med bé vise mamm 'h o(be)r bar' pad ar bresel** : Mais il y avait ma mère qui faisait du pain durant la guerre *(Motre)* ; **'H a da gerc'had bara da Uhelgoat da di ar Guillou** : Il va chercher le pain à Huelgoat chez Guillou *(Skrigneg)* ; **Kar ar mignañ vé troc'het ar bara moan ha neubeutoc'h vé debet** : Car plus on coupe fin le pain moins on en mange *(Lokmarïa)* ; **Gwraet voa ur re-govad-bar', voant ket gouest d'ond d'ond maes** : Ils avaient fait une trop grosse ventrée de pains, ils étaient incapables de sortir *(Plonee)* ; **Vije ket gwelet bar' ba'r poubellennou (e)vel bremañ** : On ne voyait pas de pain dans les poubelles comme maintenant *(An Uhelgoat)* ; **An hini a droc'h bara tew, hezh zo mad d'ond d'ober ur lestad** : Celui qui coupe d'épaisses tranches de pain, il est apte à devenir un parâtre *(Plouïe)* ; **Beb su'n vije gwraet krampouzh ha vije poahet bara ba'h an oaled** : On faisait des crêpes chaque semaine et on cuisait le pain sur l'âtre *(Skrigneg)* ; **Pé vé troc'het ar bara tew vé laret é-hi mad d'ond da lesvamm** : Quand on coupe le pain trop gros on dit qu'elle est bonne pour devenir marâtre *(Kleden)* ; **Ah ! Nann, pugur n'eus ket voien d(a) lak anê da grogo d'o(be)r bar'** : Ah ! Non, puisque il est impossible de les faire prendre pour faire du pain *(Pleiben)* ; **Ha vé tommet he dijuni dèi ha lak he bara toud dèi ba'n hi c'hichenn** : Et on lui chauffe son petit déjeuner et on lui met tout son pain à côté d'elle *(Plouïe)* ; **Ha vïe poeiet, vïe gwraet ar fornad, ar fornad-bar', sete vïe gwraet 'vi(d) ur si(zhu)n toud** : Et c'était cuit, on faisait une fournée, une fournée de pain, on faisait donc pour toute une semaine *(Plonee)* ; **Ba serten plassou vise troc'het ar bara un tammig pass gwal dew drame d'espern anaoñ** : Dans certains endroits on ne coupait pas le pain bien épais pour l'économiser *(Plouïe)* ; **Petram ma 'n-om gowent ha vise ket an dud 'tibiñ na mann e-bed vise ràet bara dê ha kig d'ond gante !** : Ou-bien s'ils arrivaient et que les gens n'étaient pas en train de manger ni rien, on leur donnait du pain et de la viande à emporter *(Lokarn)* ; **Bar' vij(e) drailhet in tammou bihen ha laket ar laezh rouset ga un tamm amann warnoñ, an dra-h(e) é ar soubenn-laezh !** : On coupait menu le pain et on mettait le roussi avec un peu de beurre, c'est ça la soupe au lait ! *(Skrigneg)* ; **Ha pé vé troc'het ar bara ken tew 'ta é red kaoud kalz aes ba'n ti** : Lorsque l'on coupe le pain si gros tiens il faut avoir une maison très aisée *(Lokmarïa)* ; **Ya, mond a ree da joukour 'naoñ wechou d(a) denn ar bar' maes ar vorn** : Oui, il allait parfois l'aider à sortir le pain du four *(Skrigneg)* ; **Ha vije ràet boniou d'an dud goude evi(d) kaoud bar' ha 'vi(d) ur lur-bleud pij(e) ur lur-bar' !** : Et après on donnait des bons aux gens pour avoir du pain, pour une livre de farine tu avais une livre de pain ! *(Lokarn)* ; **Beb su(zhu)n vije ambreget ar goell-toas, pugur vije gwraet toas beb-su(zhu)n, pa vije gwraet bar(a) beb-su(zhu)n** : On employait le levain chaque semaine, puisqu'on faisait de la pâte chaque semaine, vu qu'on faisait du pain chaque semaine *(Skrigneg)* ; **P(a) oa an hañw pugur vije red daoñ o(be)r mïoc'h bar', da dad-kozh a'h ee da joukour 'naoñ da denn ar bar' maes ar vorn** : Lorsque c'était l'été puisqu'il lui fallait faire plus de pain, ton grand-père allait l'aider à sortir le pain du four *(Skrigneg)* ; **Na troc'het ur mell bar' deg lur ha**

**troc'h(et) ur rondellenn tro-war-dro deuh ar bar' ha na rôet (a)nèi dèoñ d'hond gantoñ** : Elle coupa un gros pain de dix livres et elle coupa une rondelle tout autour du pain et lui donna pour aller *(Landelo)* ; **Ah ! An dourbi, a-wechou (e)vi(d) an dourbi vise laket un' braw ha vïe laket an dra-he war-gorr(e) ar bar' ha vïe un tamm dantelezh war ar bord deusontoñ** : Ah ! Le napperon, parfois pour le couvre pain on en mettait un beau et on mettait ça sur le pain et il était bordé d'un bout de dentelle *(Lokmarïa)* ; **Ar re noa ket forn beñ vije gwraet ar mod-se, vije laket un tamm toas d'o(be)r ar bar' hag war an toas vije lakeet 'e ur c'hloc'h** : Ceux qui n'avaient pas de four ben faisaient comme ça, on mettait un bout de pâte pour faire du pain et la pâte était mise également sous une cloche *(Pleiben)* ; **Me renke làerezh ma bar' ! Pugur me ouïe làerezh un tamm bar', troc'h un tamm bar' ga'r goutell, tap an dorzh war ar planken** : Je devais voler mon pain ! Puisque j'avais l'habitude de voler un bout de pain, de couper un bout de pain au couteau, prendre la miche de la planche *(Plonee)* ; **Me pé 'h een d'ar skoul da Bonvel, 'h emp da gerc'h(ed) ar bar' da di ar re-gêr ha 'benn vïe deut ar bar' d'ar gêr, 'benn-neuhe vise deb(et) an hanter 'nèoñ !** : Moi, lorsque j'allais à l'école à Plounévézel, nous allions chercher le pain chez ceux du bourg et lorsque le pain arrivait à la maison, pour-lors la moitié en était mangée ! *(Brennilis)* ; **Koueet i damm kig deuh ar bar' war an douar hag oa klask anaoñ partoud, wele ket re sklêr 'è, an dra-he oa deuh an abard'hê, añfin 'benn ar fin neus ka(v)et 'naoñ ha laket 'naoñ barzh kreis i var(a)** : Son bout de viande tombé de son pain sur le sol, il le cherchait partout, il ne voyait pas très clair non-plus, c'était en fin d'après-midi, enfin pour finir il l'a trouvé et l'a mis au milieu de son pain *(Skrigneg)* ; **Ar c'herc'h vise laket ba'r vorn da graso pé vise tennet ar bara maes, me n'onn ket (ha)g-eñ vise ket laket un tamm horzenn-goat barzh matre'n da dommañ 'nèi un tamm, war-lerc'h vise deut ar bara maes** : On mettait l'avoine dans le four à griller lorsqu'on sortait le pain, je ne sais pas si on n'y mettait pas un peu de fagot de bois pour le chauffer un peu, après avoir sorti le pain *(Ponvel)*

- **Bara-amann** ['bɑːra,mɑ̃n] : Pain beurré ; **'Val'ouar vïe bemde, youd-arsiled, nin vise youd-gwinizh deus an noñs ha bar'-amann, un tamm kig-sall** : Il y avait des patates tous les jours, de la bouillie d'avoine, nous avions de la bouillie de froment le soir et du pain beurré, un peu de lard *(Lannedern)* ; **Vis(e) ket bet debet an dra-he gwal vounus deus ar mitin, med deus ar mitin vis(e) kafe ha bar'-amann petramed kig d'an heñi ga(v)e mad** : On ne mangeait pas ça bien vite le matin, mais le matin il y avait du café et du pain beurré ou-bien de la viande pour celui qui aime ça *(Kergloff)*
- **Bara benniget** : Pain béni ; **Be oa ur fabri(k) bar' bennï't, be oa ar fabri(k) Sant-Jermen…** : Il y avait une fabrique de pain béni, il y avait la fabrique de saint Germain… *(Laz)*
- **Bara-bihen** : Petit(s) pain(s) ; **'Benn vis(e) tomm(e)t ar forn vis(e) laket bar'-bihen barzh da gomañs** : Quand il était chauffé au four on y mettait des petits pains pour commencer *(Sant-Wazheg)* ; **Bar'-bihen, pep-heñi e heñi vis(e) laket barzh** : Des petits pains, chacun mettait le sien à l'intérieur *(Sant-Wazheg)*
- **Bara boulboazh** : Pain mal cuit ; **Bara boulboazh : Hanter poazh, hanter toas** : Du pain mal cuit : À moitié cuit, à moitié pâte *(Ponvel)*
- **Bara deg-eur** : Collation de dix heures (m.à.m. pain de dix heures, cf. **gortosenn**) ; **Ale ! Bar' deg eur zo 'tigoueo !** : Allez ! La collation de dix heures arrive ! *(Pleiben)* ; **Ar « hortosenn », bet meus bet kleet, me(d) amañ vé lar(e)t « bar' deg eur », 'tro deg eur vije ar vestres an tïegezh hag a teue gad ur paner da zigass(e)d, justamant, bar' deg eur ba'r park** : La « gortosenn », j'ai eu entendu, mais ici on dit « bara deg eur » (le pain de dix heures), vers dix heures la maîtresse de maison venait munis d'un panier pour apporter, justement, la collation de dix heures au champ *(Pleiben)*
- **Bara dïaseet** : (du) Pain rassi ; **Ya, dïaseet é ar bar'** : Oui, le pain est rassi *(Skrigneg)*
- **Bara dinaon** : Du pain rassasiant *(Poullaouen)*
- **Bara douss** : (du) Pain doux ; **Un tamm bar' douss** : Un peu de pain doux *(Laz)*
- **Bara du** : Pain noir (seigle) ; **Ha bar' du oa bar'-segal** : Et le pain noir c'était le pain de seigle *(Plouïe)* ; **Ah ! Debet é bara gwenn gantoñ, bremañ é red daoñ deb bar' du !** : Ah ! Il a mangé son pain blanc, il lui faut maintenant manger son pain noir ! *(Plouïe)* ; **Gourdrous ree (a)ha(no)mp blam lakemp re amann war hom bar' du** : Il nous réprimandait parce qu'on mettait trop de beurre sur notre pain noir *(An Uhelgoat)* ; **Med ni ree bar' gwenn memes-tra, me(d) un tamm bar' du vije leusket war an daol** : Mais nous faisions quand-même du pain blanc, mais c'était un morceau de pain noir qu'on laissait sur la table *(Skrigneg)*
- **Bara fresk** : Pain frais ; **Me 'h a d'ober bar' fresk (e)vid arc'hoazh** : Je vais faire du pain frais pour demain *(Landelo)*
- **Bara gwenn** : Pain blanc (blé) ; **Ha mod-all vise bar' gwenn neu'n d'o(be)r soubenn** : Et sinon alors il y avait le pain blanc pour faire la soupe *(Lokmarïa)* ; **An heñi vis(e) é tebiñ bar' gwenn é (iv)e passeal amzer vad gantoñ, amzer gàer** : Celui qui mangeait son pain blanc c'est aussi passer du bon temps, du beau temps *(Plouïe)* ; **Kês da gerc'ha(d) un tamm bar' gwenn 'ha d'o(be)r ur bann'h soubenn** : Va donc chercher un peu de pain blanc pour faire un peu de soupe *(Lokmarïa)* ; **Laret a heus out o hond da bêo ur gwin hag ar bara gwenn da toud ar pezh so amañ hi-mañ bremañ p(a) omp digoueet (a)ssames !** : Tu as dit que tu vas payer un vin et le pain blanc à tous ceux qui sont ici-même maintenant lorsqu'on est arrivé ensemble ! *(Skrigneg)*
- **Bara-gwinizh** : Pain de froment ; **Mallezh an' Doue ! Bar'-gwinizh neu'n a vé !** : Malédiction de Dieu ! On faisait alors du pain de froment ! *(Motre)*
- **Bara-lard** : Pain au saindoux ; **Med neuhe vis(e) debet bar'-lard mignoc'h 'e pé vïe ket kalz amann** : Mais alors on mangeait aussi plus de pain au saindoux quand il n'y avait pas beaucoup de beurre *(Plonee)* ; **Oh lard ! Lard teuñet, lard-moc'h, lard teuñet vïe debet 'ta ! Da ver(e)nn-vihen vïe debet bar'-lard blam da gaoud an amann da werzhañ !** : Oh de la graisse ! De la graisse fondue, de la graisse de porc, on mangeait de la graisse fondue ! Au goûter on mangeait du pain au saindoux afin d'avoir du beurre à vendre ! *(Plonee)*
- **Bara-menaj** : Pain ménage ; **Bar' gwenn, bar'-menaj ! Pounner ha stank 'ha !** : Du pain blanc, du pain ménage ! Lourd et serré ma foi ! *(Pleiben)*
- **Bara mitonet** : Du pain mitonné *(Skrigneg)*
- **Bara moul** : (du) Pain moulé ; **Un tamm bar' moul** : Un peu de pain moulé *(Laz)*

- **Bara-panenn** : Pain mal cuit *(Poullaouen)*
- **Bara rewr-dorzh** : (du) Pain ayant une baisure au talon (partie d'un pain mal cuit à cause de deux pains qui se touchent, cf. le baiser du boulanger) ; **Un tamm bar' rèr-dorzh, 'benn vé 'n tammig tu *faible*, n'é ket poazh-mat** : Un peu de pain ayant une baisure au talon, quand c'est un petit peu le côté faible, il n'est pas bien cuit *(Laz)*
- **Bara-segal** [bɑ:r'ze:gəl] : Pain de seigle ; **Bar'-segal meus bet, heñ é duoc'h ha hezh so mad !** : J'ai eu du pain de seigle, il est plus noir et il est bon ! *(Plonee)* ; **Deb vije bar'-segal, med vich(e) ket gwraet ba'r gêr** : On mangeait du pain de seigle, mais on ne le faisait pas à la maison *(Pleiben)*
- **Bara tostennet** : (du) Pain perdu / De la rôtie ; **Un tamm toas-galetes ahe, passeet ba'r bêlon, sukr, memes ga'n toas d'ar re-s(e), vé gwraet bar' toastennet, un tamm bar' kozh, passeet ba'n toas ha passeet ba'r bêlon gou(de)-se, un dister sukr** : Un peu de pâte à galettes là, qu'on passe dans la poêle, du sucre, même avec de la pâte de celles-là, on fait du pain perdu, un peu de vieux pain, qu'on passe dans la pâte et qu'on passe ensuite dans la poêle, un brin de sucre *(Laz)*
- **Bara trempet** : Pain trempé ; **Ha tud nïent kemed un tamm bar' trempet, ur bann'h dour hag un neubeud greunennou-holen barzh, as(e) oa ar soubenn vise ràet domp** : Et des gens qui n'avaient qu'un bout de pain trempé, un peu d'eau contenant quelques grains de sel, c'était là la soupe qu'on nous donnait *(Kergloff)*
- **Boulc'h ar bara** : L'entame (du pain) *(Poullaouen)*
- **Chech war ar bara** : Sers-toi en pain *(Berrien)*
- **Deber-bara** ['dɛ:bər'bɑ:r(a)] : Mangeur de pain (**debéres-var(a)** [dɛ'be:rəz'vɑ:r(a)] : Mangeuse de pain) ; **Un deber's-var', peus kem gwel (aha)noc'h : Teir vichenn-var' (e)vid ar si(zhu)n !** : Une mangeuse de pain, tu n'as qu'à voir : Trois miches de pain pour la semaine ! *(Plonee)*
- **Dibiñ e vara-gwinizh** : fig. Manger son pain blanc (c-à-d. son capital) ; **Ar reñ-s(e) zebo o bar'-gwinizh ahe** : Là ils mangeront leur capitale *(Poullaouen)*
- **Ene vé laket amann war an dow du deuh ar bara** : Là y a de l'argent (mot-à-mot : Là on met du beurre sur les deux côtés du pain) *(Plouïe)*
- **Kreuñ-bara** : Croûte de pain / Croûton *(Poullaouen)*
- **Michenn-vara** ['miʃɛn'vɑ:r(a)] : Miche de pain ; **Teir vichenn-var' (e)vid ar si(zhu)n !** : Trois miches de pain pour la semaine ! *(Plonee)*
- **Torzh-vara** ['tɔ̀rz'vɑ:r(a)] (pl. **torjou-bara** ['tɔ̀rʒu'bɑ:r(a)]) : Miche de pain ; **Ha roiñ an dorzhou-bar' dê da zebiñ** : Et leur donner les miches de pain à manger *(Plonee)* ; **Peus kime mond da horiñ ar vorn ha poêt barzh beb diw dorzh-var' d'ar re-he !** : Tu n'as qu'à chauffer le four et cuis-y deux miches de pains pour chacun d'entre eux ! *(Plonee)* ; **An dra-he ree mé sad 'barzh komañs ga'n dorzh-var', vïe gwraet ar groas war he gorr(e)** : Mon père faisait ça avant de commencer la miche de pain, on faisait (le signe de) croix dessus *(Sant-Wazheg)*
- **Trañchenn-bara** : Tranche de pain ; **Ha oa ganin ba mé dorn un drañchenn-bar'** : Et j'avais à la main une tranche de pain *(Sant-Wazheg)*

**BARA-BOC'H** ['bɑ:r(a) boh] : n.m. ; Spergule des champs

**BARAILHAD / MARAILHAD** [ba'raʎəd-t] [ma'raʎəd-t] : [***bazaillat*** 1499] vb. ; Bâiller

✗ *syn.* : ***digor e hinou***

**Marailhad (e)vel ar c'heseg** : Bâiller comme les chevaux (c-à-d fort) *(Poullaouen)* ; **Kentañ tra res deus ar mitin ? Barailhad !** : La première chose que tu fais le matin ? Bâiller ! *(Poullaouen)*

**BARAZH** ['bɑ:rəz-s] : [***baraz*** 1499] n.f. ; Baquet / Jarre en terre cuite (portée sur la tête) *(An Uhelgoat)*

✗ *syn. :* ***bailh, baked***

**Ur varazh vis(e) ase** : Il y avait là un baquet *(Kareis)* ; **Hem(añ) ziskennè, ar maout hag a vise diskennet hezh war 'n dorchenn ahe hag ar jistr tàè ba'r varazh amañ ha vis(e) tapet dé lak(ad) ba'r varrikenn pet(r)a !** : Il descendait, le mouton et on le descendait là sur le coussin et le cidre venait ici dans le baquet et on le prenait pour le mettre dans la barrique quoi ! *(Kareis)*

- **Hag echuet ar gontodenn, aet an heñi-gozh ba da golodenn / Hag aseet war ar varazh toas, an heñi a ouïo laro c'hoazh !** : (à dire à la fin d'un conte) Le conte est fini, la vieille est partie dans ton panier / Et assis sur le baquet à pâte, celui qui sait dira encore ! *(Poullaouen)*

**BARBELLIG** [bar'bɛlig-k] : [***berrboelleg*** 1992] ad. & n.m. (pl. **-ou** [barbɛ'liɟu]) ; Écervelé (-e) / Étourdi (-e) / Papillon

✗ *m. comp.* : ***penn-barbellig*** ; *syn.* : ***brell, koll-e-hano, penn-skañw***

◆ Écervelé (-e) ; **Peta ri ga houzh ?! Houzh n'é keme(d) ur barbellig !** : Qu'est-ce que tu veux faire d'elle ? Ce n'est qu'une écervelée ! *(Plouïe)*

◆ Papillon ; **Barbelli(g)ou !** [barbɛ'liɟu] : Des papillons ! *(Plouïe)* ; **Sell 'ta ur barbellig** : Regarde un papillon *(Plouïe)* ; **An dra-he 'vel barbellig, an dra-he vé traou vraw ahe, houzoh walc'h hag é skañw** : C'est comme le papillon, ce sont là de belles choses, vous savez bien et légères *(Plouïe)*

- **Penn barbellig** : Tête de linotte ; **Ur penn barbellig** : Une tête de linotte *(Poullaouen)*

**BARDELL** ['bardəl] : [***bardell*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [bar'dɛlu]) ; Batardeau / Margelle (rebord d'un puits, d'un bassin…)

✗ *syn.* : ***bord***

◆ Batardeau ; **Pugur ba'r vardell, ene a vije pesked alïes** : Puisque dans le batardeau, là il y avait souvent des poissons *(Skrigneg)* ; **Ar vardell, ene vije kalz a zour, pugur da gass an dour da mil(in) Créc'h Niver hag a**

**teue deuh Mil(in) Drakel ! E(rr)i oa stanket an dour d'ond d'ar vil(in)** : Le batardeau, il contenait beaucoup d'eau, puisque pour envoyer l'eau au moulin de Créc'h Niver qui venait du Moulin Draguel ! L'eau était barrée pour aller au moulin *(Skrigneg)*

◆ Margelle ; **War vardell ar puñs** : Sur la margelle du puits *(An Uhelgoat)* ; **Deuet oa ur pezh malisenn vras dabeked ar vardell deus ar puñs** : Une énorme valise remonta jusqu'à la margelle du puits *(An Uhelgoat)*

**BARLENN** ['barlən] : [***barlen*** 1499] n.f. ; Giron / **BARLENNIG** [bar'lɛnig-k] : n. ; cf. ➢

**À hrapal deuh hi barlenn, ya, à'h essañ mond war hi barlenn goude vije un'-all ganti 'reiñ da zenañ** : Grimpant sur ses genoux, oui, essayant d'aller sur ses genoux alors qu'elle avait un autre à qui elle donnait la tétée *(Skrigneg)*

➢ **War barlenn *ub.*** : Sur les genoux de *qqn.* ; **Hemañ neus disket brezhoneg war barlenn e vamm** : Il a appris le breton sur les genoux de sa mère *(Plouie)* ; **Deus war ma barlenn ma ganiñ dit ur rimodell** : Viens sur mes genoux que je te chante une comptine *(Poullaouen)* ; **Nom neus klêt an dra-he war barlenn ho(n) mamm** : Nous nous avons entendu ça sur le giron de notre mère *(Laz)* ; **Lesk ar powr-kaezh kazh-t(e) d'ond-maes lec'h kemer 'naoñ war da varlenn** : Laisse ce pauvre chat sortir au lieu de le prendre sur tes genoux *(Poullaouen)*

➢ **Ober barlenn d'ar c'hazh** : Ne rien glander

➢ **Ober barlennig da *ub.*** : Tenir un enfant sur ses genoux (& le faire sauter) ; **O(be)r barlennig, vé ket gwraet an dra-h(e) kalz kén** : Tenir un enfant sur ses genoux, on ne fait plus beaucoup ça *(Laz)*

**BARLENNAD** [bar'lɛnəd-t]) : [***barlennad*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [barlɛ'nɑːdu]) ; Un plein giron de

**Ur varlennad avalou gati** : Elle avait un plein giron de pommes *(Poullaouen)*

**BARN** [barn] : [***barn*** 1499] vb. ; Juger

✗ *syn.* : ***jujañ***

**Da varn pe da skoiñ e ret ?** : À juger ou à frapper ? *(Landelo)*

**BARNER / BERNER** ['barnɛr] ['bɑ̃ːnər] ['bɛ̀rnər] : [***barner*** 1499] n.m. (pl. **-ien** [bar'nɛrjən] [bɛr'nɛrjən]) ; Juge

✗ *syn.* : ***juj***

**Dïaes é din be barner war ma vaotr !** : Il m'est difficile d'être le juge de mon fils ! *(Lokered)* ; **Oh ! Gouelad a oa deus an dro toud ! Ar paotr bihannañ ouele, an tad ouele hag ar paotr brassañ ree (iv)e hag ar barner ree (iv)e** : Oh ! Que de pleurs autour ! Le frère cadet pleurait, le père pleurait et le frère aîné pleurait également ainsi que le juge *(Lokered)*

➢ **Otrou barner (deus) ar peuc'h** : Monsieur le juge de paix ; **Devezh mad, otrou ba'ner ar poc'h !** : Bonjour monsieur le juge de paix *(Kleden)* ; **Devezh mad dec'h otro berner deus ar peuc'h, e(rr)o on da gerc'h(ed) ma disglai ma lesket amañ dec'h** : Bonjour monsieur le juge de paix, je suis venu chercher mon parapluie que j'avais laissé ici hier *(Ponvel)*

**BARON** ['bɑː(r)ɔ̃n] : [***baron*** 1499] n.m. (pl. **-ed** [ba'rɔ̃ːnəd-t]) ; Baron

**C'hwi oar (a-)walc'h an dra-h(e) zo d'ar c'hont, d'ar markis pe d'ar ba'on !** : Vous savez bien que ça appartient au comte, au marquis ou au baron ! *(Sant-Wazheg)*

**BARRAJ** ['baraʒ-ʃ] : n.m. (pl. **-ou** [ba'rɑːʒu]) ; Barrage

✗ *syn.* : ***chaosser, lenn***

**An assossiassioñ zo ba Lemeeg so (a-)eneb d'ar barraj !** : L'association qui est à Lemezeg est contre le barrage ! *(Poullaouen)* ; **Ha goulskoude c'hwi oa tost d'ar barraj gwraet ba Sant-Herbod du-s(e)** : Et pourtant vous étiez proche du barrage fait à Saint-Herbot par chez toi *(Speied)* ; **Izhpenn ba Lemeeg vêr (e)n-om gannañ (a-)eneb da barrajou ha da sort traou-te** : Il n'y a pas qu'à Lemezeg qu'on se bat contre les barrages et ce genre de choses *(Poullaouen)* ; **Pé oa gwraet ar barraj ahe, oant bet aet da Gastellin da brotestañ, ene oa ar poent ba Kastellin** : Lorsque le barrage fut fait là, ils allèrent à Châteaulin protester, c'était là le point à Châteaulin *(Brennilis)* ; **Pass ken bras ha houzh, med ur lenn zo ur barraj 'vi(d) dalc'h an dour 'vid kass d'ar vel(in) endro** : Pas aussi grand que lui, mais un lac c'est un barrage pour retenir l'eau pour ramener au moulin *(Speied)* ; **An hent vo gwraet war-gourr(e) ar barraj, an hent basseo dreus-kàer ha' so papred tri di ha' 'h ey da vale** : La route sera faite sur le barrage, la route passera complètement en travers et il y a toujours trois maisons qui seront bazardées *(Poullaouen)* ; **Ba-lec'h oa un tamm wazh, 'h o(be)r ur barraj dam d'ar rod da droiñ go(ude)-se ! Toud ganamp hoñ-hun ! Ni ree toud an dra-he hoñ-hun !** : Là où il y avait un petit ruisseau, faire un barrage pour faire tourner la roue ensuite ! Tout nous-même ! *(Plonee)* ; **Hag toud ar feunteunou hag ar stêriou lec'h ma vé an dud (o) pompañ dour 'h a haoueenn ba(r)zh enne ha 'h a temz ha sur é lar ma vé leusket toud ar stêriou ha toud ar feunteuniou d'hond da vall 'o nessesser o(be)r barrajou !** : Et toutes les fontaines et les rivières d'où les gens pompent l'eau le lisier va dedans et les engrais et c'est sûr que si on laisse toutes les rivières et toutes les fontaines aller en s'empirant il sera nécessaire de faire des barrages ! *(Poullaouen)*

**BARRAKENN** [ba'rakən] : [***barakenn*** 1919] n.f. (pl. **-ou** [bara'kɛnu]) ; Baraquement

**Gwelet vé papred hed an hent barrakennou bet gwraet (e)vi(d) lojañ (a)nê** : On voit toujours le long de la route des baraquements faits pour les loger *(An Uhelgoat)*

**BARREG** ['ba.r(ə)g-k] : [***barrek*** 1931] ad. ; À point / Apte / Compétant (-e) / En mesure / En pleine santé / Paré (-e)

✗ *syn.* : ***akuit, kapat, mad***

◆ À point ; **Barreg eint** : Ils sont à point (tes radis) *(Poullaouen)*

◆ Compétant (-e) ; **Barreg oun war ma labour** : Je suis compétant dans mon travail *(Plouïe)*

◆ En mesure (de) ; **Barreg out d'ond ?** : Es-tu en mesure de venir ? *(Poullaouen)* ; **Barreg oan d'ond, med kamm a oan 'ha !** : J'étais en mesure de venir mais j'étais boiteux ! *(Berrien)* ; **Me zo barreg walc'h da 'n-om jecho !** : Je suis tout à fait en mesure de m'en tirer ! *(Poullaouen)* ; **Neuh(e) é mad, brem(añ) out barr'g neuhe da zelc'hen joñj !** : Alors c'est bien, maintenant tu es alors en mesure de t'en souvenir ! *(Skrigneg)*

◆ En pleine santé ; **Barreg é-hañw (a)darr(e), gouneet neus war e gleñved** : Il est de nouveaux en pleine santé, il a vaincu sa maladie *(Plouïe)*

◆ Paré (e) ; **Barr'g omp !** : On est paré ! *(Poullaouen)* ; **Barreg out ?** : Tu es paré ? *(Poullaouen)* ; **Bremañ vijen barreg da c'hoa(r)i ba'n dour kement-ha-kement** : J'étais maintenant paré pour jouer dans l'eau tant que tant *(An Uhelgoat)*

**BARRENN** ['barɛn] ['ba.rn] : [***barrenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [ba'rɛnu] **barrinier** [ba'rinjɛr]) ; Barre

**Ur varr'nn en hou(a)rn pur** : On barre en acier pur *(Kleden)* ; **Ur c'hached-koat leun a varrennou stank** : Une caisse en bois pleine de barres rapprochées *(Poullaouen)* ; **Ur lapouss melen braw ha barrennou gris het-ha-hed i gorv** : Un bel oiseau jaune avec des barres grises tout le long du corps (bruant) *(Poullaouen)* ; **Ba'r varrikenn, lakeet barrennou ha-toud da glujañ barzh !** : Dans la barrique, on a mis des barres et tout pour qu'elles s'y juchent ! *(Skrigneg)* ; **Ha wichou 'h ee dow zèn war ar varrenn ha deuh an nec'h a lammont warnoñ mo(d)-se war o c'hov, pugur ar varrennn oa hir ha vije un' amañ ha un' ahe ! Hag a lamment war o c'hov, 'h essañ diskenn 'nèi** : Et parfois deux hommes allaient sur la barre et ils sautaient dessus du haut comme ça à plat ventre, puisque la barre était longue, il y en avait un ici et un là ! Et ils sautaient à plat ventre pour essayer de la faire descendre *(Skrigneg)*

➢ **Barrenn-houarn** [barn'u:rn] ['barən,hu:rn] : n.f. (pl. **barrennou-houarn** [ba'rɛnu,hu:rn]) ; Barre en fer ; **Ahe oa barrennou-hou'rn vise da 'h ampech ar brik da goueo barzh 'è** : Il y avait là des barres de fer pour empêcher les briques de tomber à l'intérieur *(Ponvel)* ; **Vise ar varr'nn-hou'rn, hemañ oa un hou'rn kaled** : C'était une barre en fer, c'était du fer costaud *(Berrien)* ; **Ya beñ neuhe oa ur brid oa lèr hag a ree tro o venn hag amañ oa ur varrenn-hou'rn (ha)g a bassee** : Oui ben alors il y avait une bride en cuir qui faisait le tour de leur tête et ici se trouvait une barre de fer qui passait *(Skrigneg)* ; **Deus amañ tàè ur varr(e)nn-hou(a)rn hag e am(añ) vis(e) ur varr(e)nn oa as(e) dé relïañ houm(añ) c'hoazh !** : Une barre de fer venait d'ici et ici il y avait une barre qui était là pour encore relier celle-ci *(Karais)*

➢ **Barrenn-lèr** : Barre en cuir ; **Ur brikol zo ur varrenn-lèr ha vé stag chadennou deusountoñ** : Une bricole est une barre en cuir, et on y attache des chaînes *(Skrigneg)*

**BARRENN-GLÔ** [barɛn'glo:] : [***barenik a(r) gla*** 1884] n.f. ; Arc-en-ciel

✗ *syn.* : ***gwareg-ar-glô, gwareg-ar-glô-beus***

**Ah ! Ur varrenn-glô** : Ah ! Un arc-en-ciel *(Groñvel)*

**BARRENNAÑ** [ba'rɛnə] : [***barrenna*** 1821] vb. ; Barrer / Biffer / Rayer

**Fo keme(d) barrennañ 'nê** : Tu n'auras qu'à les rayer *(Poullaouen)*

➢ **Barrennañ hanoiou** : Effectuer un panachage ; **Ma'hat (v)o barrennet hanoiou** : Il y aura probablement du panachage *(Poullaouen)*

**BARRENNED** [ba'rɛnəd-t] : ad. ; Rayé (-e)

**Ar re-gozh a lake ur saro brizh, oa distrouilh ! Oa fleurissed pe barrenned, mesked** : Les anciennes mettaient un sarrau marqueté, c'était pas salissant ! C'était fleuri ou rayé, mêlé *(Skrigneg)*

**BARRETENN** [ba'rɛtən] : [***bareten*** 1866] n.f. (pl. **-ou** [barɛ'tɛnu]) ; Barrette

**Un tamm barretenn-dir vise gwraet ha vis(e) gwraet tan (e)vid alum ar c'horn-butun** : On faisait une petite barrette d'acier et on faisait du feu pour allumer la pipe de tabac *(Kleden)*

**BARRIERENN** [ba'rjɛ:rən] : [***barrieren*** 1633] n.f. & n.m. (pl. **-ou** [barjɛ'rɛnu]) ; Barrière

✗ *syn.* : ***klwed, klwejenn, stouv***

**Nann, ur barrierenn oa ba'r silo, ree eizh metr ledan(d)er hag ar saout zebè toud pezh nïent c'hoant** : Non, il y avait une barrière dans le silo, elle faisait huit mètres de large et les vaches mangeaient tout ce qu'elles voulaient *(Lokarn)* ; **Ahe oa ar varrierenn, ma vïe bet daw domp mond da bek(ed) ar gar dé gemer an treñ mïemp bet owen** : La barrière était là, s'il avait fallu que nous allions jusque la gare pour prendre le train, nous aurions eu peur *(Kergloff)*

**BARRIKENN** [ba'rikən] : [***barriquenn*** 1633] n.f. (pl. **-ou** [bari'kɛnu]) ; Barrique

✗ *syn.* : ***tonell***

**Vije soufret ar varrikenn !** : La barrique était soufrée ! *(Skrigneg)* ; **Ur gozh varrikenn didalet !** : Une vieille barrique défoncée ! *(Skrigneg)* ; **Ya, deuh ar barrikennou teue ya** : Oui, ça venait des barriques oui *(Plouïe)* ; **Vije dev(et) ur soufrenn ba'r varrikenn !** : On brûlait une mèche de soufre dans la barrique ! *(Skrigneg)* ; **Lak ar varrikenn vras war ar c'harr** : Mettre la grande barrique dans la charrette *(Ar Fouillez)* ; **Mell barrikenn kemend-all voa war'nèi** : Sur elle se trouvait une toute aussi énorme barrique *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Paotred-ar-chistr**

**zo (o) c'hoari ga barrikennou kozh** : Les personnes habituées à faire du cidre utilisent de vieilles barriques *(Laz)* ; **Me(d) gwech-all sè, ar bailh-kig oa ur bailh-koat, gis ur varrikenn** : Mais autrefois, tu vois, le charnier était un bac en bois, comme une barrique *(Laz)* ; **An dra-he vise gwraet ga'r jistr douss é tond maes deuh ar varrikenn** : On faisait ça avec du cidre doux sortant de la barrique *(Motre)* ; **Ha goude-se nin a ree neuhe hezh ba'r gêr ba barrikennou bras** : Et ensuite nous le faisions alors à la maison ba de grandes barriques *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Soaig neuhe vije 'hond da gerc'had dour d'ar stêr ga ar varrikenn, ar c'harr hag ar chô** : Alors Soaig allait chercher de l'eau à la rivière munis d'une barrique, de la charrette et du cheval *(Kolloreg)* ; **Barrikennou ha heñw ouïè 'h o(be)r ar re-he 'è ! Ga koat-kes(t)in vise gwraet barrikennou, kontuni** : Des barriques et il savait les faire aussi ! On faisait continuellement des barriques en bois de châtaigner *(Kleden)* ; **So gwraet un toull bras ba'r varrikenn hag a'h ar yir barzh, med n'eus ket emm da lak anê barzh ! O-hun 'h agn !** : On a fait un grand trou dans la barrique et les poules vont dedans, mais il n'y a pas besoin de les y mettre ! Elles y vont toute seule ! *(Skrigneg)* ; **Oa ket miret d'ober chop ba-dreñw ar c'harr i(v)e ha deut an ivaj maes deuh ar varrikenn, sete heñw ree chop ba'n dour** : Il ne pouvait pas s'empêcher de faire un somme derrière la charrette également, et la boisson est sortie de la barrique, il roupillait donc dans l'eau *(Kolloreg)* ; **Me ma gwelet un' ur wech ha' oan o riñs(añ) ur varrikenn, 'tond d'o(be)r ar jistr ha ma ràet ur c'hilhornad-chistr daoñ d'hond da gousked ha (a-)benn an de war-lerc'h vintin na evet (a)naoñ toud** : J'en ai vu un une fois, je vidais une barrique, venant de faire le cidre et je lui avais donné un seau de cidre pour aller dormir et pour le lendemain matin il avait tout bu *(Poullaouen)* ; **Hag ar jistr-te neuhe pé vije net ba'h ar bessel, a laron dit ahe his-se, ar varrikenn oa tal-kichenn ga ur pezh hinkin-hou(a)rn hag a vije laket war ar varrikenn !** : Et alors ce cidre lorsqu'il était net dans le récipient, te dis-je là, la barrique était à côté avec un énorme entonnoir que l'on mettait sur la barrique *(Skrigneg)*

- **Kov-barrikenn** : Ventre de barrique (gros ventre) ; **Deus an hini nise ur pezh kov vise laret : sell 'ta e gov-barrikenn** : De celui qui avait un gros ventre on disait : regarde donc son ventre de barrique *(Skrigneg)*
- **Lakad ur varrikenn war hi ginou** : Mettre une barrique à plat ; **Lak ar varrikenn war hi ginou 'vid leusken 'nèi da verañ** : Mets la barrique à plat pour la laisser goutter *(Poullaouen)*
- **Tew 'vel ur varrikenn** : Gros comme une barrique *(Skrigneg)*

**BARRIKENNAD** [bari'kɛ̀nɛd-t] : [***barrikennad*** 1902] n.f. (pl. **-ou** [barikɛ'nɑːdu]) ; Barrique (de)

✗ *syn.* : ***tonellad***

**N'ounn ket ped barrikennad vise gwraet a-wechou** : Je ne sais pas combien de barriques on faisait parfois *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Jist(r) ha gwin ! Ba-lec'h vis(e) ur bern tud, beñ brenegn ur varrikennad-gwin** : Du cidre et du vin ! Là où il y avait un tas de gens, ben ils achetaient une barrique de vin *(Ponvel)* ; **Gwich-all vije gwraet barrikennadou-jistr hañ ! N'ounn ket pegement hag a vije dalc'h-mad ur pezh bor'nn dindan an duellenn !** : Autrefois on faisait des barriques de cidre hein ! Je ne sais pas combien, on mettait toujours un énorme bol sous le robinet ! *(Skrigneg)*

**BARRO** ['baro] : [***barra*** 1732] vb. ; Se regrouper sur une branche (essaim)

**Barret é an taol-gwenan** : L'essaim est regroupé sur une branche *(Kergrist)*

**BARVENN** ['barvən] : [***baruen*** 1633] n.f. ; (une) Barbe

**Ur varvenn du, hir ha stank** : Une barbe noire, longue et fournie *(Poullaouen)*

**BARW** ['barw] ['bɑːru] : [***barff*** 1499 ; ***baru*** 1633] n.m. (pl. **-iou** ['barwju]) ; Barbe

**Hir é e varw** : Sa barbe est longue *(Plonee)* ; **Lamet neus i varw** : Il a ôté sa barbe *(Poullaouen)* ; **Hezh zo un dèn ha' neus barw ru** : C'est un rouquin (barbe rousse) *(Lannedern)* ; **Blam da se é ken stank da varw** : C'est pour ça que ta barbe est si fournie *(Poullaouen)* ; **Ne vê gwelet war e varw hir, ne vije gwelet (ne)med e zowlagad é lufrañ !** : On ne voyait de sa longue barbe, on ne voyait que ses yeux luire ! *(An Uhelgoat)*

- **Bouch-barw** : Barbiche ; **Ur bouchig-barw** : Une petite barbiche *(Poullaouen)*

**BARW-AN-OC'HIG-KOZH** [barwə'nɔ̀xi'koːz-s] : n. ; Lichen

**BARZH / BA'H / BA** ['barz] ['bah] ['ba] : [***ebars*** 1659] ad. & prép. ; Dedans / À l'intérieur (**ba'n** ['bɑ̃n] ['ban] **ba'r** ['ba^r] (**ba + an / ba + ar**) Dans (le, la, les))

✗ *m. comp.* : ***ba-*** ; *syn.* : ***en, in***

- **Ba'ha(n)on** [ba'hɑ̃.w] **/ Ba(rzh) ennon** [ba(rz)'ɛnɔ̃n] : En moi ; **Krog a ra ar skorn ba'ha'on** : Je commence à geler *(Plouïe)*
- **Ba'han(ou)t** [ba'hɑ̃.t] [ba'hɑ̃nt] **/ Ba(rzh) ennout** [ba(rz)'ɛnut] : En toi
- **Ba'nèoñ / Ba'naoñ** [ba'nɛ̃.w] [ba'nɑ̃.w] **/ Ba(rzh) ennoñ** [ba(rz)'ɛnɔ̃] : En lui ; **Kar me gav din zo droug ba'naoñ !** : Car je crois qu'il est en colère ! *(An Uhelgoat)* ; **Eürusamant oa ur charreter kozh ba'r vecher krog barzh ennoñ** : Il est heureusement tenu par un vieux charretier de métier *(Poullaouen)*
- **Ba'nèi** [ba'nɛj] **/ Ba(rzh) enni** [ba(rz)'ɛni] : En elle ; **An distanker-boutailhou ba(r)zh enni** : Le tire-bouchon dedans (la bouteille) *(Skrigneg)* ; **Gwraet oa ur gampr ha oa skalierou oa ba'r penn-traoñ d'hond ba'nèi** : On avait fait une chambre et les escaliers pour y accéder se trouvaient dans le bas *(Plouïe)*
- **Ba'ha(no)mp** [ba'hɑ̃mp] **/ Ba(rzh) ennomp** [ba(rz)'ɛnɔ̃m-p] : En nous ; **Direkteur ar c'hooperativ 'n-heñi nôa bet kredet ba ennomp ha nôa fiet fourniss aval-douar domp** : C'est le directeur de la coopérative qui avait cru en nous et fait confiance pour nous fournir des pommes de terres *(Sant-Wazheg)*

- **Ba'han(o)h** [ba'hɑ̃.h] **/ Ba(rzh) ennoc'h** [ba(rz)'ɛnɔx] : En vous / & dans les zones de vouvoiement exclusif : En vous / En toi
- **Ba'nê** [ba'nɛ.] **/ Ba(rzh) enne** [ba(rz)'ɛnɛ] : En eux, elles ; **Brêet ar peuriñ ha an dud oa aet droug barzh enne** : La pâture était défoncée et les gens s'étaient mis en colère *(Poullaouen)*

**Bar(a) (v)o barzh** : Il y aura du pain à l'intérieur *(Berrien)* ; **Passeet ba'h an ilis** : Passé dans l'église *(Skrigneg)* ; **Anglichen zo barzh** : Des Anglais y habitent *(Berrien)* ; **Hag an tirbouchon barzh houzh** : Et je mis le tire-bouchon dedans (la bouteille) *(Skrigneg)* ; **Hag ar pezh zo ahe barzh, kara !** : Et ce qu'elle contient, n'est-ce pas ! *(Skrigneg)* ; **Hag a toud e-barzh zo braw bremañ 'è** : Et tout l'intérieur est beau maintenant aussi *(Ponvel)* ; **Barzh ur feurm ha' vije douar mad barzh** : Dans une ferme où il y avait une bonne terre *(Plouïe)* ; **Ar fweskenn oa ar mignañ (a) gig toud barzh** : C'est dans la fesse qu'on trouvait le plus de viande *(Plouïe)* ; **N'é ket ur feurm chañsus, ba'r feurm-se vé sterd bevañ barzh** : Ce n'est pas une ferme où les gens restent longtemps, la vie y est rigoureuse *(Plouïe)* ; **'Ha n'ounn ket 'heñw n'é ket barzh a oa !** : Ah je ne sais pas si ce n'était pas à l'intérieur ! *(Skrigneg)* ; **Re oa raog ne oaint ket bet (ne)med tri pe be(va)r bla barzh 'è** : Ceux qui étaient avant n'y furent que seulement trois ou quatre ans aussi *(Poullaouen)*

- **Ba-amañ** : Ici ; **Vé ket klevet mann e-bed ba-amañ ! Chañjomp tu ha' welot !** : Ici on n'entend rien du tout ! Changeons de côté et vous verrez ! *(Kleden)*
- **Ba-b(e)-lec'h** : (là) Où
- **Ba-blassou / Ba-blessou / Ba-plassou** : Par endroits (cf. **a-blassou**) ; **Ba-blassou vïe gwerzhet amann** : Par endroits on vendait du beurre *(Plouïe)* ; **Ba-blassou an dra-he zepande** : Par endroits ça dépendait *(Plouïe)* ; **Ba-blassou vé gwraet tammou c'hoazh** : On le fait encore par endroits *(Plouïe)* ; **Ba-blassou vije gwraet an dra** : Ça se faisait par endroits *(Plouïe)* ; **Ha ba-blassou oa skalierou oa sterd heñ !** : Et il y avait par endroits des escaliers qui étaient difficiles hein ! *(Kergloff)* ; **Ba-blassou vé laret d'*un fil* ur « sifelenn »** : Par endroits on nomme un fil une « sifelenn » *(Plouïe)* ; **Matresse ba-blessou hañ ! Med pass din-me dé glêd** : Peut-être par endroit hein ! Mais d'après ce que j'ai entendu *(Ponvel)* ; **Vise red pêo ur bern tud war ar c'hampagn, ur mevel, ur vatezh, ba-blessou devejouresed c'hoazh** : Il fallait payer un tas de gens à la campagne, un domestique, une servante, par endroits encore des journalières *(Ponvel)* ; **Ba-blassou kajimant vé ket droed da lesk ur bramm ! Med ahe his-se so moien dê !** : Par endroits on n'a quasiment pas le droit de lâcher un pet ! Mais là ils peuvent ! *(Skrigneg)*
- **Ba-koste** : Du côté de ; **Amañ hi-mañ ba-koste Uhelgoat** : Ici-même du côté d'Uhelgoat *(An Uhelgoat)*
- **Ba-neu'n** : Dès-lors / Pour alors ; **Ba-neu'n vis(e) dow zèn choukour** : Il y avait pour alors deux personne qui aidaient *(Speied)*
- **Ba-treus** [ba'trø:z] : À travers ; **Ar solier oa 'è ar c'hoat so 'telc'hen ar grign(er) ! Oh ya hag wechou basseè un tr(o)ad ba-treus ar plañch !** : La poutre était aussi le bois qui tient le grenier ! Oh oui et parfois un pied passait à travers le plancher ! *(Kergloff)*
- **Dond barzh** : Pénétrer / Réussir ; **(E)vid ampech an dour d'ond barzh** : Pour empêcher l'eau de pénétrer *(Berrien)* ; **Nann, dond e-barzh na ket (a) zroed** : Non, il n'avait pas le droit d'y pénétrer *(Skrigneg)* ; **Med daw vis(e) lesken (a)nèi da zond barzh, da sterd(añ) (a)nèi mad petra !** : Mais il fallait la laisser rentrer, pour bien la serrer quoi ! *(Kareis)* ; **Goud(e) oan deut barzh memes-tra, pugur ma (e)n-om laket d'essañ o(be)r un dra menneket** : Après j'avais quand-même réussi puisque je me mis à essayer de faire quelque chose *(Kallag)*
- **Kontinüiñ barzh** : Poursuivre ; **Bon bremañ ma feus c'hoant da gontinüiñ barzh, Rostrenn zo ba ar Poher (iv)è** : Bon maintenant si tu veux poursuivre, Rostrenen est aussi dans le Poher *(Plourac'h)*
- **Krog barzh !** : Sers-toi ! / Croche dedans ! *(Plouïe)*
- **Lakad barzh** : Incorporer ; **D'ar mar(e)-se oa ket ar fer (e)vel bremañ, neuse vije digoret ha vije laket glow barzh** : À cette époque le fer à repasser n'était pas comme de nos jours, on l'ouvrait donc et on y incorporait de la braise *(Plouïe)*
- **Mond barzh** : Entrer / Gagner (élections, concours...) ; **Herpañ 'nèi d'ond barzh, me(d) ar re-h(e) ree un neizh-all...** : L'empêcher d'entrer, mais elles faisaient un autre nid... *(Laz)* ; **Oan ket bet elu an taol kentañ, me(d) an eil tro oan aet barzh** : Je ne fus pas élu le premier coup mais la seconde fois je gagnai les élections *(Kalaner)*

**BASÈT** [ba'zɛt] : [cf. fr. ***mazette*** (***masette*** « *ignorant* » 1630)] n.m. (pl. **-ennou** [bazɛ'tɛnu]) ; Idiote / Ignorante

✗ *syn.* : ***ginoweges***

◆ Idiote ; **Ar re-he zo basètennou !** : Ce sont des idiotes ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! Houzh zo ur basèt, ur ginoweges !** : Oh ! C'est une idiote, une imbécile ! *(Skrigneg)*

◆ Ignorante ; **Te Marianna ! Te zo ur basèt ! Te n'ouzes ket komz galleg (e-)bed !** : Toi Marianne ! Tu es une ignorante ! Tu ne sais pas un mot de français ! *(Skrigneg)*

**BASKUL** ['bas,kyl] : n.m. & n.f. ; Bascule

**Tri-c'hant lur (a) boues ree-heñw ba'r baskul** : Il faisait trois cents kilos de poids dans la bascule *(Laz)*

**BASKULENN** [bas'ky:lən] : [***baskulenn*** 1992] n.f. ; Bascule

**An temporell hag ar vaskulenn** : Le tombereau et la bascule *(Berrien)*

**BASS** ['bas] : [***bacc*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['basu]) ; Bât / Sellette d'attelage

◆ Bât ; **Vïe daw lak ur c'holier ya ha laken ar c'hulier go(u)de-se ha laken ar bass, pé vïe laket ar chô war ar limon** : Il fallait mettre un collier oui, et mettre la culière ensuite, et mettre le bât, quand on mettait le cheval sur le limon *(Plonee)* ; **Ar bass vise war gein ar chô ha hezh vïe (é) talc'hen ar brankiriou, heñ oa un douger**

**deusoutoñ, heñ oa un douger (é) tond da dap ar brankiriou** : Le bât était sur le dos du cheval et il tenait les brancards, il comportait un porte-brancard, il comportait un porte-brancard qui venait attraper les brancards *(Plonee)*

◆ Sellette d'attelage ; **Ar bass hag ar c'hulier** : La sellette d'attelage et l'avaloir *(Skrigneg)* ; **Hezh vise laket ar brid d'ar marc'h (iv)e, ar c'holier ha goud(e)-se neu'n vïe lak(et) ar sternajou bras neu'n, ar bass** : On mettait la bride au cheval également, le collier et ensuite on mettait les grands harnais donc, la sellette d'attelage *(Kleden)* ; **Ar bass é ba b(e)-lec'h vïe laket an dougéres, an dougéres-se vïe lak(e)t ba'r brankariou ! C'hwi lake ar jô ba'r limon hag ar c'hu(l)ier neu'n zo (e)vi(d) kass ar c'harr 'dreñw !** : La sellette c'est là où on met le porte-brancard, ce porte-brancard était mis dans les brancards ! Vous mettiez la monture dans le limon et alors l'avaloir, c'est pour amener la charrette vers l'arrière ! *(Speied)* ; **Ar bass hag ar c'hulier ! Heñ servijè da gass (a-)dreñw, heñ, ma 'h ee re ar c'harr, ar c'harr re (a-)raog vïe lar(et) d'ar marc'h : « Ale ri ! » Hag ba i brid jech anaoñ war i hinou da gass ar c'harr (a-)dreñw** : La sellette et l'avaloir ! Il servait à amener vers l'arrière, il, si la charrette allait trop, la charrette allait trop en avant on disait au cheval : « Ale en arrière ! » Et par la bride on tirait sur sa gueule pour amener la charrette en arrière *(Kleden)*

**BASSIN / BASSEN** ['basin] ['basən] : [***bacin*** 1499] n.m. ; Sas (d'écluse) / Bassin (-e)

✗ *syn.* : ***podes***

◆ Bassin (-e) ; **Me lesk anê da boahad pad un eur, un eur ha-kard hag a vesk anê tammou ba ur bassin kouewr** : Moi je les laisse cuire pendant une heure, une heure et demie et les mélange en bouts dans une bassine en cuivre *(Skrigneg)*

◆ Sas (d'écluse) ; **Me(d) kroget na ba bord ar bassen** : Mais il s'accrocha au bord du sas *(Kleden)* ; **Staget ur gordenn ha diskennet ba'r bassen ha na taped i vab** : Il attacha une corde et descendit dans le sas et attrapa son fils *(Kleden)*

**BASTARD** ['bastərd-t] : [***bastart*** 1499] ad. & n.m. (pl. **-ed** [bas'tardəd-t]) ; Bâtard / **BASTARDES** [bas'tardəz-s] : ad. & n.f. (pl. **-ed** [bastar'deːzəd-t]) ; Bâtarde

✗ *syn.* : ***lapouss-garzh***

**Houzh neus bet bastarded** : Elle a eu des bâtards *(Poullaouen)* ; **Houzh merc'h din-me ? Houzh zo ur vastardes !** : Elle ma fille ? C'est une bâtarde *(Plouïe)* ; **An dra-he so ur bla(v)ezh bastarded** : C'est une année de bâtards *(Plouïe)* ; **Un tad hag ur vamm neugn hag alïes vé laket war hano an tad, sete ar mo(d)-se n'é'ñw ket bastard** : Ils ont un père et une mère et souvent on le met sur le nom du père, ainsi donc il n'est pas bâtard *(Plouïe)* ; **Ha 'h ee d'o(be)r ar golo-pod, pedur homañ pa 'n-om ga(v)e nec'het, pa ga(v)e den e-bed da zimeïñ gati, a'h ee gad kajimant vorz-piw kentoc'h 'vid chom da sevel ar bugel, pé oa un disenor beañ bastard ! Ha koulskoude 'ha !** : Et il devenait le père nourricier, puisqu'elle s'était retrouvée gênée, vu qu'elle ne trouvait personne pour se fiancer, elle allait quasiment avec n'importe qui plutôt que de rester élever l'enfant, vu que c'était un déshonneur d'être bâtard ! Et pourtant ma foi ! *(Skrigneg)*

**BASTARDIÑ** [bas'tardi] : [***bastardiff*** 1633] vb. ; Abâtardir

**BASTRENK** [bas'trẽŋk] : n.f. ; Bastringue

➢ **Lip ar vastrenk** : Faire faillite *(Plouïe)*

**BASTROUILHIÑ** [bas'truji] : vb. ; Tâcher (cf. **mastrouilhañ**)

**BATIMANT** [ba'timən] : [***batymant*** 1633] n.m. & n.f. (pl. **batimañchou** [bati'mɑ̃(j)ʃu]) ; Bâtiment / Édifice / Grand bateau

✗ *syn.* : ***batiss, bato, chomaj, ti***

◆ Bâtiment ; **Ha mé mamm-gozh, pé oa-hei deut am(añ) da Plonee, neus renket 'h o(be)r toud ar batimañchou amañ gi-m(añ) !** : Et ma grand-mère, lorsqu'elle vint de Plonévez-du-Faou, elle a dû faire tous les bâtiments ici-même *(Speied)*

◆ Édifice ; **Ar chadenn-vras, an dra-he oa ur pezh chadenn ha' vije da sklejañ batimañchou** : La grosse chaîne de traction, c'était une grosse chaîne qu'il y avait pour traîner de gros édifices *(Skrigneg)*

◆ Grand bateau ; **Kerzh a ree ma botes 'hed ar stêr 'vel ur vatimant** : Ma chaussure voguait le long de la rivière comme un grand bateau *(An Uhelgoat)* ; **Un toull memes-mod (e)vel vé war ar batimañchou ahe, d'un dèn a-peu-prè da ziskenn barzh** : Un trou comme il y en a sur les grands bateaux là, une personne à-peu-près pouvant y descendre *(Plonee)*

➢ **Batimant-mor** : Navire ; **Batimañchou-mor** : Des navires *(Poullaouen)*

➢ **Batimañt-pesketa** : Bateau de pêche ; **Batimañchou-pesketa** : Des bateaux de pêche *(Poullaouen)*

**BATIMANTAD** [bati'mɑ̃ntəd-t] : [***batimantad*** 1868] n.f. (pl. **-ou** [batimɑ̃n'tɑːdu]) ; Cargaison

**Ur vatimantad-pesked** : Une cargaison de poissons *(Poullaouen)*

**BATISS** ['batis] : [***batis*** 1958] n.m. (pl. **-ou** [ba'tisu]) ; Bâtisse

✗ *syn.* : ***batimant, chomaj, ti***

**Ar batiss kozh ahe** : Cette vieille bâtisse *(Poullaouen)* ; **Mein lec'h oa bet batissou** : Des pierres là où il y avait eu des bâtiments *(Poullaouen)* ; **Tïer, chapeliou, ilisou ha kement sort batissou oa toud** : Des maisons, des

chapelles, des églises et toutes sortes de bâtisses *(An Uhelgoat)* ; **Da lak an dud d'o(be)r plantassionou, da wellaad en-dro d'o batissou !** : Que les gens fassent des plantations, qu'ils améliorent autours de leurs bâtisses ! *(Lannedern)*

**BATO** ['bato] : [***bato*** 1992] n.m. (pl. **-iou** [ba'toju]) ; Bateau

✗ *syn.* : ***bag, batimant***

**Deus Naoned é aet ga ur bato !** : Elle est partie de Nantes en bateau ! *(Plouïe)* ; **Dow-vil lur gous(t)e (a)r bato dé pep den ha me môa pemp mil lur, sete jom mil lur ganimp c'hoazh, pé omp dibarket ba'n Amerik ene** : Le bateau coûtait deux mille francs à chacun et moi j'avais cinq mille francs, il nous restait donc encore mille francs, lorsque nous avons débarqué là-bas en Amérique *(Ar C'hastell-Ne)* ; **D'an Dardanelles oa aet ha pa oagn aet di oa ur bato anglè oa digoueet ene da zigentañ ha hezh oa bet koulet ga'n Turked ha hezh oa 'h o(be)r ar pont dê da zibarkiñ** : Il alla dans les Dardanelles et lorsqu'ils y allèrent, un bateau anglais arriva là au départ et fut coulé par les Turcs, il leur faisait le pont pour débarquer *(An Uhelgoat)*

**BATOUILHER** [ba'tuʎər] : [***batouilher*** 1867] n.m. (pl. **-ien** [batu'ʎɛrjən]) ; Bavasseur / Personne encline à parler à tort et à travers

✗ *syn.* : ***ginou-dru, klabousser***

**Un tamm batouilher, un' ha' droc'h 'nê 'dreus alïes** : Une espèce de bavasseur, quelqu'un qui les lancent souvent (ses paroles) à tort et à travers *(Laz)*

**BAZH** [bɑːz-s] : [vx. br. ***bath*** ; ***baz*** 1499] n.f. (pl. **bicher** ['biʃər] **bijer** ['biːʒər]) ; Bâton

✗ *m. comp.* : ***penn-bazh*** ; & *cf.* : ***bahad***

**(A-)blén goueè ar vazh** : Le bâton tombait horizontalement *(Poullaouen)* ; **War-raog (e)ma ar vazh gis-se** : Le bâton est en avant comme ça *(Plouïe)* ; **Ur vazh 'vid touch ar saout** : Un bâton pour conduire les vaches *(Poullaouen)* ; **'Stribil war ur vazh gwennet** : Suspendu à un bâton blanchi *(Poullaouen)* ; **Neuhe na klêt, na sa(v)et i vazh !** : Alors il entendit, il leva son bâton ! *(Plouïe)* ; **Goude-se vise laket ba'r ribout ga'r vazh** : Ensuite on mettait dans la baratte à pilon *(Ponvel)* ; **Heñ na ur vazh hag ar re oa dindannoñ anee ar vazh** : Lui avait un bâton et ses subordonnés connaissaient le bâton *(Skrigneg)* ; **Diw damm vazh (e)tresse kuit da 'n-om stokañ** : Deux petites baguettes entre eux afin d'éviter qu'ils ne se heurtent *(Poullaouen)* ; **Ahe 'n-om berchont o-hun en-dro d'ar bijer a vé laket dê** : Là ils se perchent tout seuls autour des bâtons qu'on leur met *(Skrigneg)* ; **Gleet oa dec'h memes-tra be lak ur c'haoutchou war beg ho pazh ha pïe ket gwraet kement trous !** : Vous auriez quand-même dû mettre un caoutchouc sur le bout de votre bâton et vous n'auriez pas fait autant de bruit ! *(Plouïe)* ; **Laket vise ar silzig en-dro d'ar vazh mod-se, med ar re-he visent ket lesket pell ba'r machin na ba'r moged** : On mettait les saucisses autour du bâton comme ça, mais on ne les laissait pas longtemps dans la machine ni dans la fumée *(Kolloreg)* ; **Gwraet gwelïou ga bicher ! Bicher-koat ! Hag un neubeud brankou, brankou-vô pe vorz pet(r)a oa faot d'o(be)r ur *matelas* !** : On faisait des lits avec des bâtons ! Des bâtons en bois ! Et quelques branches, des branches de hêtre ou peu importe ce qu'il fallait pour faire un matelas ! *(An Uhelgoat)* ; **Ha vis(e) red dê lak(ad) un tok ha laka(d) 'vel ur chupenn daoñ ha lak(ad) ur vazh ba-kreis ar park ha lak(ad) an dra-se peu-prè hanter-kant metr 'n eil deus egil(e) blam da harz anê da zond** : Il fallait le mettre un chapeau et comme une verste, mettre un bâton au centre du champ et mettre ça à peu près cinquante mètre l'un de l'autre afin de les empêcher de venir *(Kareis)*

- **Bazh-koat** : Bâton en bois ; **Med ma vije re uhel vije ur vazh-koat ga ur boentenn ba'r penn d'o(be)r krog hag a ziskennent, me(d) alïes gouïent o-hun 'è** : Mais si c'était trop haut, il y avait un bâton en bois muni d'une pointe au bout pour faire crochet et elles descendaient (les pommes), mais aussi elles tombaient souvent toute seule *(Skrigneg)*
- **C'hoa'i (ar) vazh** ['hwɑːj'vaz-s] : Chahuter (rigoler entre amis) / Sévir (maladie) ; **Ur c'hleñved a c'hoa(r)i (ar) vazh ba'r c'hanton** : Une maladie qui sévit dans le canton *(Poullaouen)*
- **Dibiñ ga bejer** : Manger avec des baguettes *(Poullaouen)*
- **Taped un taol bazh** : Prendre un coup de bambou (alcool) ; **Heñ neus tapet un taol heol ! Un taol bazh pé gomañse karrigellad vis(e) ha se zo kaos oa ket kap kin da chom i saw** : Il s'était attrapé une insolation ! Un coup de bambou quand il commença à brouetter, c'est pourquoi il ne pouvait plus rester debout *(Poullaouen)*

**BAZH-KAÑW** [bas'kɑ̃w] : n.f. ; Tréteau mortuaire

**Gwich-all p(a) vije un dèn maro war ar vazh-kañw** : Autrefois lorsqu'il y avait une personne morte sur le tréteau mortuaire *(Skrigneg)* ; **Da lakad war ar vazh-kañw, traou uhel as(e) ar mod-se, du** : Pour mettre sur le tréteau mortuaire, des trucs hauts là comme ça, noirs *(Ponvel)*

**BAZH-KAÑWIÑ** [bas'kɑ̃wə] : [***bazhkañviañ*** 1992] vb. ; Mettre sur un tréteau mortuaire

**Hi jervijer war an daol bazh-kañwet** : Son fiancé sur la table ensevelie *(Poullaouen)*

**BAZH-KAOC'H** [bas'kɔ.x-h] : n.f. ; Bâton à remuer la merde / & fig. Personne maladroite

✗ *syn. fig.* : ***didu, disneuñ, divalo***

**Te zo ur vazh-kaoc'h !** : Tu es vraiment maladroit ! *(Plouïe)*

**BAZH-KLWED** [bas'kleːd-t] : [***baz-clouëd*** 1732] n.f. (pl. **bicher-klwed** [biʃər'kleːd-t]) ; Barreau d'une (barrière, claie…)

➢ **Moan 'vel ur vazh-klwed** : Maigre comme un barreau de claie *(Poullaouen)*

**BAZH-KROG** [bas'kroːg-k] : [***bas krog*** 1904] n.f. (pl. **bicher-krog** [biʃər'kroːg-k]) ; Gaffe (bâton muni d'un croc)

**BAZH-LOAIEG** [baz'lwɑjəg-k] : [cf. ***loaec*** 1631] n.f. ; Béquille
**Tap ar vazh-loaieg** : Prends la béquille *(Poullaouen)*

**BAZH-MEKANIK / BAZH-MIKANIK** ['bɑːzm(e/i)'kɑːnig-k] : n.f. ; Serre-frein
✗ *cf.* : ***freñ***
**Ar brankariou ha go(ude)-se oa ar mikanik ba-dreñw, ar freñ neu'n, dé sterdañ, ur vazh-mikanik ha c'hwi pa kraniou da lak a-wechou b(a)-lec'h oa un diskenn vat** : Les brancards, il y avait ensuite la mécanique à l'arrière, le frein donc, à serrer, un serre-frein et vous aviez parfois des crans à enclencher là où il y avait une sacrée descente *(Speied)*

**BAZH-PENN-KAMM** [baspɛn'kɑ̃m] : n.f. ; Canne / Crosse
✗ *syn.* : ***trikenn***
**Ar wech-mañ vïemp c'hoa(r)i bazh-toti, pep-heñi e'h ee da droc'h ur vazh ba'r harzh hag ur vazh-penn-kamm ahe un tamm hag ar ouest-koñserv vïe an toull** : Cette fois-ci nous jouions à la crosse, chacun allait couper un bâton dans le taillis et comme une canne et une boîte de conserve était le trou *(An Uhelgoat)*
➢ **Reud 'vel ur vazh-penn-kamm** : Raide comme une trique (m-à-m. … une canne) *(Poullaouen)*

**BAZH-RIBOT** [baz'riːbot] : [***baz ribot*** 1890] n.f. (pl. **bicher-ribot** [biʃə'riːbot]) ; Baraton / Bâton à baratter / & fig. Jules
◆ Bâton à baratter ; **Ha beañ zo lod hag a skôe ga'r vazh ar mod-se** : Et il y a certains qui battait au bâton comme ça (beurre) *(Skrigneg)* ; **Me meus bet gwraet ga'r pod-laezh ! Hag a oa lak(et) ur golo war'naoñ hag a ur vazh barzh, ur vazh 'vi(d) ar ribout ! Hag a ree amann meh-mod hañ !** : J'ai eu fait avec le pot de lait ! On mettait le couvercle dessus et un bâton à l'intérieur, un bâton pour la baratte ! Et ça faisait du beurre de la même manière hein ! *(Skrigneg)*
◆ fig. Jules ; **Hem(añ) é da vazh-ribot ?** : C'est lui ton Jules ? *(Poullaouen)*

**BAZH-SANT-NORGANT** [basə'norgən] [basə'norgəd-t] : n. ; Chénopode
✗ *syn.* : ***plom-rèr***

**BAZH-SKEUL** [bas'køːl] : [***bah skél*** 1904] n.f. ; Échelon (traverse d'une échelle)

**BAZH-VANAL** [baz'vɑːnəl] : [***bazvalan*** 1732] n.m. ; Entremetteur (de mariage)
**Hezh é ar bazh-vanal** : C'est l'entremetteur *(Plouïe)*

**BAZH-YEVIÑ** [baz'jeːvə] : [***bazyeoa*** 1931] vb. ; Mettre au joug
**Tap din ar yew da vazh-yeviñ an oc'hen** : Prends-moi le joug pour mettre les bœufs au joug *(Karnod)*

**BAZH-YEW** [baz'jew] : [***baz ieo*** 1857] n.f. ; Joug

**BAZH-YOD / BAZH-YOUD** [baz'yoːd-t] [baz'ɟud-t] [bas'cɔːt] : [***bâz-iôd*** 1850] n.f. ; Mêloir (bâton à remuer la bouillie) / (fig.) Pénis
✗ *syn.* : ***krog-yod*** ; & *cf.* : ***yod***
◆ Mêloir (bâton à remuer la bouillie) ; **Ar vazh-youd da droiñ (a)nèi** : Le mêloir pour la touiller *(Pleiben)*
◆ Pénis (fig.) ; **Hezh vé rôet ur vazh-youd daoñ da lipad** : On lui donne un (bâton à mélanger la bouillie / pénis) à lécher *(Plonee)*
➢ **Chechañ bazh-youd / Jecho ar vazh-youd** : Tirer le bâton de bouillie (jeu trad.) ; **Jecho (a)r vazh-youd, ur c'hoa(r)i nerzh** : Tirer sur le bâton de bouillie, un jeu de force *(Kergrist)* ; **Hag a vijent chechañ bazh-youd, vijent chetañ mein-poues, sevel an ahel-karr** : Et ils tiraient le bâton de bouillie, lançaient le poids, levaient l'essieu de charrette *(Plourac'h)* ; **Ya ha chechañ bazh-yod vije gwraet 'è, ahe vije laket ur vazh hag ur plankon hag an hi(ni) sa(v)e egile, heñ vije goneg** : Oui et on tirait aussi le bâton de bouillie, là on mettait un bâton et une planche et celui qui levait l'autre, il était gagnant *(Skrigneg)*
➢ **Torr ar vazh-youd** : Faire faillite ; **Torret é ar vazh-youd** : Il a fait faillite *(Plouïe)*

**BAZHOULENN** [ba'zuːlən] : [***bazoulen*** 1659] n.f. ; Battant de cloche
✗ *cf.* : ***kloc'h, tour***
**Pé voa gall(et) distoup(añ) ar vazhoulenn** : Lorsqu'il fut possible de détouper le battant de cloche *(Plonee)* ; **Hag (e)mon da lakad stoup en-dro d'ar vazhoulenn ba an tour, en-dro d'ar c'hloc'h, mo(d)-se n'o ket klêt son(añ) !** : Et je vais mettre de l'étoupe autour du battant dans le clocher, autour de la cloche, comme ça on ne l'entendra plus sonner ! *(Plonee)* ; **Pier ouïe mond da beg an tour ha lak ur sac'h en-dro d'ar vazhoulenn ba'r c'hloc'h ha kàer nïe ar c'hloier chech war ar gordenn oa ket dign-ha-daon** : Pierre savait aller au sommet du

clocher et mettre un sac autour du battant de cloche et le bedeau avait beau tirer sur la corde il n'y avait pas de ding dong *(Kolloreg)* ; **Kàer voa son(añ) ar c'hloc'h, ar c'hloc'h sone ket, pegur voa ar stoup en-dro d'ar vazhoulenn ha' ree kime pouf-pouf… Sone ket ar c'hloc'h** : On avait beau sonner la cloche, la cloche ne sonnait pas puisqu'il y avait l'étoupe autour du battant et ça ne faisait que pouf-pouf… La cloche ne sonnait pas *(Plonee)*

**BÊ / BÊ-BÊ** ['bɛː] ['bɛː'bɛː] : [***bê*** 1870] interj. onom. ; Bê-bê (allitération répétitive figurant l'appel d'un ovidé, langage enfantin) / Boules de pin (langage enfantin, la boule de pin étant le mouton dans la dînette d'autrefois)

◆ Bê-bê ; **Deut da wel ar bê-bê !** : Viens voir les bê-bê ! *(Laz)*

◆ Boules de pin ; **Dac'h ar bolou-pin vé lar(et) ar bê-bê c'hoazh 'è** : On dit aussi les « bê-bê » pour les boules de pin *(Laz)*

**BE** [be] : loc. **na be na ba** (cf. **ba**)

**BE** [beː] : [gaul. ***bedo*** ; ***bez*** 1499] n.m. (pl. **-iou** ['beju]) ; Tombe

✗ *m. comp.* : ***men-be***

**Hag oa ka(v)et ur be ba'n douar** : Et on trouva une tombe dans la terre *(Plouïe)* ; **D'o(be)r un tamm be bannag dèoñ** : Pour lui faire une sorte de tombe *(Landelo)* ; **Ur bern tud vé hañ ! Hola ! Kàer vé, ar mod-se 'h ant war be Yann-Vari Perrot 'è** : Il y a un tas de gens ! Hola ! C'est beau, ainsi ils vont aussi sur la tombe de Yann-Vari Perrot *(Ponvel)* ; **Pugur an dud zebont ket arc'hant 'nê ! An dud bren traou ga o arc'h(ant), pé y(a)-hègn d'ar be, n'ya ket an arc'hant d'o heul !** : Puisque les gens ne mangent pas d'argent ! Les gens achètent avec leur argent, lorsqu'ils vont dans la tombe, l'argent ne les suit pas ! *(Lannedern)* ; **Bet (e)n-om re(n)ket ar chapel bremañ zo pemzeg vloa so, voa bet gwraet tammou labouriou en-dro d'ar chapel ha oa bet ka(v)et restamañchou deus beiou, petrame deus mein ha' neus un aer da ve beiou** : La chapelle fut réparée il y a maintenant quinze ans, on eut fait des petits travaux aux alentours le la chapelle et on trouva des restes de tombes, ou-bien de pierres ayant l'air d'être des tombes *(Lennon)*

**BEAJ** ['beːəʒ-ʃ] : [***veag*** 1499 ; ***beach*** 1633] n.f. (pl. **-ou** [be'ɑːʒu]) ; Voyage

**Ur veaj ga'r gomedianed** : Un voyage avec les bohémiens *(An Uhelgoat)*

**BEB / BEP / PEP / PEB** [beb-p] [peb-p] : [vx. br. ***pop, paup, bob*** ; ***pep*** 1659] prép. ; Chaque

**Bep tri-pe'r deve(zh) vïe kasset da gerc'had dour** : Tous les trois-quatre jours on l'envoyait chercher de l'eau *(An Uhelgoat)* ; **Ba'r mis-mae glô bemde zo re ha bep (a)n eil devezh n'é ket tro-walc'h** : Au mois de mai lorsqu'il pleut tous les jours c'est trop et tous les deux jours ce n'est pas assez *(Plouïe)* ; **Ha da beb diw, o-zeir voa laret mem-mod** : Et on dit la même chose à chacune d'elles trois *(Plonee)* ; **Ha 'r re-s(e) drey an dra-se a-mo(d)-s(e) ha droio-hè o-hun beb po laret « tüis ! » dê** : Et ils tournent ça comme ça et ils tournent tout seul à chaque fois que tu leur auras dit « à gauche ! » *(Kleden)*

- **Ar peb bras (da / deus)** : La plupart (de) ; **Ar peb bras da 'n traou** : La plupart des choses *(Laz)* ; **Ar peb bras da 'r re zo ba ma oad din** : La plupart de ceux qui ont mon âge *(Laz)*
- **Ar peb brassañ** : La plupart ; **An heñchou zo bet gwraet war ar maes mo(d)-se, ar peb brassañ** : Les routes ont été faites comme ça à la campagne, la plupart *(Laz)*
- **Beb a / Pep a** : Respectivement ; **Boud po bep a grampouênn** : Chacun aura respectivement une crêpe *(Kergrist)* ; **Ha ene na prenet bep a dreilhi 'e** : Et ils avaient également acheté là chacun un treillis *(Plouïe)* ; **Ha bep a vann'h da Yann ha daoñ** : Et son verre respectivement à Yann et à lui *(Skrigneg)* ; **Ha setou ba kêr lakegn toud beb (a) damm** : Et donc au village tous mettaient leur part *(Sant-Wazheg)* ; **Ha sete noaint kemeret bep a werennad ahe** : Ils prirent donc là chacun un verre rempli *(Ar C'hastell-Ne)* ; **An ameseien vije kasset beb a damm dê** : Les voisins recevaient respectivement un bout chacun *(Bolazeg)* ; **Keid vimp (é) hond da dap beb vanne ba'n ostaliri amañ** : Pendant que nous irons boire chacun notre coup au bar ici *(Plonee)* ; **Boñ nin yey da roiñ beb a dra d'ar merc'hed** : Bon nous allons donner à chacune des filles une chose *(Plonee)* ; **Ha 'h eemp ga beb a sailh da zestum dorifored ba'n eil feurm** : Et on allait chacun munis d'un seau pour ramasser des doryphores dans la seconde ferme *(Skrigneg)* ; **Ha mum oa seizh a vugale ba'r familh, ur plac'h ha c'hwec'h paotr, beb a c'hoar dimp** : Et nous étions sept enfants dans la famille, une fille et six garçons, nous avions respectivement une sœur *(Kalaner)* ; **Ha goullet degante hag-eñw nisent bet beb a vanne lambig** : Je leur ai demandé s'ils voulaient bien prendre chacun un verre d'alambic *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ha nagn beb a damm feurm vraw ha pa oa toud ga ma zad-kozh ha oa ur feurm vras** : Ils avaient eu chacun leur belle ferme quand tout appartenait à mon grand-père et c'était une grande ferme *(Skrigneg)* ; **Red é dit (e)n-om lakad ba kroc'hen peb den, red é dit sent(iñ) peb den** : Tu dois te mettre dans la peau de chaque personne, tu dois sentir chaque personne *(Plourac'h)* ; **Ha oa ket fritet vïou keme(nt)-se, (ne)med matrehe oa fritet toujust beb (a) zow vi dê ha oa ket kalz tra !** : On ne faisait pas tant que ça d'omelette, si ce n'est peut-être tout juste deux œufs à chacun, ce n'était pas grand-chose ! *(Skrigneg)* ; **Vijemp kass(e)t ga'r skol ha beb a ouest a vije rôet demp da zespun an dorifor(e)d** : L'école nous envoyait et on nous donnait une boîte à chacun pour ramasser les doryphores *(Skrigneg)* ; **Ha bep a gasketenn new(e) adrame dê da ve héñvel deus an ouvrïerien neuhe oa bar'h Paris** : Et une nouvelle casquette chacun pour ressembler aux ouvriers qu'il y avait alors à Paris *(Plouïe)*
- **Beb a + *vb.*** : À chaque fois que + *vb.* ; **Sell vije béc'h beb a teue ma zad da lar(e)d** : Il y avait donc du conflit à chaque fois que mon père venait dire *(Skrigneg)* ; **Beb a brenomp traou pé vé ur c'hado d'o(be)r, vé prenet traou dé géss(e)d d'ar re-vihen** : À chaque fois qu'on achète des trucs lorsqu'il y a un cadeau à faire, on achète pour apporter aux petits *(Lokarn)*
- **Beb an eil + *n.*** : Tous les deux + *n.* ; **Ar patroñ vis(e) krog 'è troïñ-douar hag 'è vis(e) laket beb 'n eil rijenn ! Ur rijenn, vis(e) gwraet ar boem ha 'benn ar rijenn war-lerc'h vïe laket an aval-douar** : Le patron

commençait aussi à tourner la terre et aussi on mettait toutes les deux rangées ! Une rangée, on faisait le sillon et dès la rangée suivante on mettait les pommes de terres *(Sant-Wazheg)* ; **Beb an eil devezh vije** : C'était tous les deux jours *(Plouïe)*

- **Beb ar mare** : De temps à autres ; **Hag bep ar mar'** : Et de temps à autres *(Plouïe)* ; **Med bep ar mar' teu da wel i vamm, a-greis-toud** : De temps à autres il vient voir sa mère, subitement *(Plouïe)* ; **Me ra ur bern soubenn-legumaj, ur wech beb ar mar' ran ur soubenn ga *pot-au-feu*** : Je fais énormément de soupes aux légumes, une fois de temps à autres je fais une soupe au pot-au-feu *(Ponvel)* ; **Sell 'ta, ahe zo ur raiedenn ha' ziskenn deus an nec'h ha ra ur lamp d'an traoñ ha bep ar mar'** : Regarde ça, il y a là un rat qui descend du haut et qui fait un bond vers le bas, de temps à autre *(Plouïe)* ; **An tad ree un tamm flac'had din beb ar mar'** : Le père me donnait une petite gifle de temps à autres *(An Uhelgoat)* ; **Ha bep ar mar' 'h ee Jeanne dé wel(e)d Louï ha vïe esplik(et) dei toud (a)darr(e)** : Et de temps à autres Jeanne venait voir Louis et tout lui était à nouveau expliqué *(Kleden)* ; **Beb ar mar' reeh machinou mo(d)-s(e) d'an dour d'ond-maes hag an dra-se hwlebè toud ar re oa war ar prad** : De temps à autres vous faisiez des machins comme ça pour que l'eau sorte et ça mouillait tous ceux qui étaient sur le pré *(Kareis)* ; **Ar reñ-s(e) vis(e) lak(et) an eil ba egile ha vis(e) en-dro ha vise lak(et) ar reionou neu'n ba un' beb ar mar'** : On les mettait l'un dans l'autre et ils étaient autours, puis on mettait alors les rayons dans un de temps à autres *(Kareis)* ; **Me(d) n'ounn ket pet(r)a oa, ur galedenn vij(e) gwraet deuh an dra-he ha' vije troc'het beb ar mar' dê ha neuhe vije aes dê !** : Mais je ne sais pas ce que c'était, on appelait ça un cor qu'on leur coupait une fois le temps, c'était alors facile pour eux ! *(Skrigneg)*
- **Beb + *n.*** : Chacun (-e) (son / sa) ; **Hag ar re-he oa sa(v)et o soñj dê d'ober bep maner** : Et ils s'étaient décidés à faire chacun un manoir *(Landelo)* ; **Peus kime mond da horiñ ar vorn ha poêt barzh beb diw dorzh vara d'ar re-he !** : Tu n'as qu'à chauffer le four et cuis-y deux miches de pains pour chacun d'entre eux ! *(Plonee)*
- **Beb + *nombre* + *n.*** : Tous les + *nombre* + *n.* ; **Un' beb dow la just-jus-just-just** : Très exactement un tous les deux ans *(Plouïe)* ; **Da drempañ pad pemzete ha meskañ (a)nèoñ beb dow zevezh** : À tremper toute une quinzaine et à mélanger tous les deux jours *(Skrigneg)* ; **Hete vije red dèi mond beb tri devezh da reiñ boued d'ar c'hazh** : Il fallait donc qu'elle aille tous les trois jours pour donner de la nourriture au chat *(Skrigneg)*
- **Bep tu / Beb a du** : De chaque côté ; **Vise un' bep tu** : Il y en avait un de chaque côté *(Lokmarïa)* ; **War ar c'host(e) ahe vije ba beb a du** : C'était là sur le côté de chaque côté *(Skrigneg)*
- **Beb un tamm(ig)** : Un (petit) peu à chaque fois ; **Ha setou 'è 'n traou welleie beb un tammig** : Et donc aussi ça s'améliorait un petit peu à chaque fois *(Sant-Wazheg)*
- **Ha beb sort traou toud** : Et toutes sortes de choses ; **Gwech-all vïe digasset saout deus partoud da werzh ha 'beb sort traou toud** : Autrefois on amenait des vaches à vendre de partout et toutes sortes de choses *(Landelo)*
- **Pep-heñi / Pep-hini / Bep-hañi...** : Chacun (-e) ; **Med ràet vise un tamm da bep-heñi** : Mais on donnait un peu à chacun *(Plouïe)* ; **Pep-hini lar pezh teu ba e soñj** : Chacun dit ce qu'il lui passe par la tête *(Berrien)* ; **Bep-heñi lakè ar pezh nïe c'hoant** : Chacun mettait ce qu'il voulait *(Kareis)* ; **Ya ! Ha ka(sse)t un tamm da bep-hi(ni)** : Oui ! Et on envoyait un bout à chacun *(Skrigneg)*
- **Peb nessesser** : Tout le nécessaire ; **Hemañ zo aet ha neus ka(v)et peb nessesser 'è da zond, neus goullet prestiñ daoñ, na lar(e)t daoñ na emm ur morzhol hag un tamm houarn** : Il est allé et a aussi trouvé tout le nécessaire pour venir, il a demandé à ce qu'il lui prête, il lui a dit qu'il avait besoin d'un marteau et d'un bout de ferraille *(Skrigneg)*

**BÉC'H** [be:ɦ] : [***bech*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['be:ɦu]) ; Affairement / Conflit / Effort / Faix / Fardeau & fig. Dette(s) (cf. ➢) / & ad. ; Abondance (de) / Affairé (-e) à / Quantité (de) / Son pesant (de)

✗ *syn.* : ***samm*** & *syn. fig.* : ***gleou***

◆ Abondance (de) ; **Béc'h an douar a(va)l-douar** : La terre est abondante en pommes de terres *(Plonee)*

◆ Affairé (-e) à ; **Ha heñ oa bec'h toiñ ha aet da lak an tan d'e sigaretenn, na taolet e alumetesenn d'an traoñ ha koueet an tan ba'r bern plous** : Et il était affairé à couvrir, il mit le feu avec sa cigarette, il balança son allumette en bas et le feu prit dans le tas de paille *(Speied)*

◆ Affairement ; **Pugur (a-)benn vije bet tennet ar sac'h deus a gein ar chô, beñ me neu'n vïe daw din chech war hezh ha oa béc'h (a-)benn tenn hezh deusoutoñ** : Puisque avant qu'on eût enlevé le sac du dos du cheval ben alors moi je devais tirer dessus et il y avait de l'affairement pour l'enlever de lui *(Lokmarïa)*

◆ Conflit ; **Sell vije béc'h beb a teue ma zad da lar(e)d** : Il y avait donc du conflit à chaque fois que mon père venait dire *(Skrigneg)* ; **Ha vije béc'h ataw etre re Plouïe ha neuhe re Skrigneg** : Et il y avait toujours conflit entre ceux de Plouyé et donc ceux de Scrignac *(Plouïe)* ; **As(e) vïe béc'h klask tap ar c'hlïant, ba'r mar(e)-te vij(e) konkuroñs !** : Il y avait là du conflit pour avoir le client, à cette époque il y avait de la concurrence ! *(Karnod)* ; **Pass mond, pigur matre'n ahe zo béc'h 'benn-bremañ c'hoazh !** : N'allez pas puisque peut-être y a-t-il là encore du conflit pour maintenant *(Kleden)* ; **Ha lod a teue deuh an noñs da làerezh an dour d'ond war i brad, sell goude vije béc'h !** : Et certains venaient la nuit voler l'eau pour qu'elle aille sur son pré, donc après il y avait du conflit ! *(Skrigneg)* ; **Vije béc'h 'tre ma breur ha me 'klask goûd piw a'h eche war ar vréc'h blam mamp plijadur treiñ !** : Il y avait conflit entre mon frère et moi à savoir qui irait sur le bras (du manège) parce que nous avions du plaisir à tourner ! *(Skrigneg)* ; **Hag a vije un neubeud gwenneien ga bep-hini ha vije béch ganomp klask goûd piw halle gone ar mignañ toud** : Et chacun était en possession de quelques sous, et nous étions en conflit cherchant à savoir qui pourrait gagner le plus *(Plouïe)* ; **Ha wechou c'hoazh vïe béc'h ganamp, pé 'h ee ar saout d(a) 'n-im gaoud ha me lar doc'h ah(e) vïe ur voutik...** : Et de plus parfois nous étions en conflit, lorsque les vaches allaient se retrouver et je peux vous dire que là y avait du grabuge... *(Plonee)*

◆ Effort ; **Dow oagn ha' h ee da lousowiñ ar patates hag a vije béc'h gate 'h essañ goûd, nagn ket c'hoant an eil d'ond war klïanted igile 'è** : Ils étaient deux et allaient traiter les patates, ils étaient faisaient des efforts pour essayer de savoir, ils n'avaient pas non-plus envie d'aller sur les clients de l'autre *(Skrigneg)* ; **Un deg dèn m(e)nneket da hond d'o(be)r ur pejad labour, beñ ar mestr deus ar re-s(e) ga(v)e papred tri pe be(va)r ha'**

**'o papred klass bid aes, nompass bid kapab ba'r béc'h !** : Une dizaine qui va faire un gros travail, ben le maître trouvait toujours trois ou quatre qui chercheront à être à leur aise, incapables dans l'effort ! *(Kleden)*

◆ Faix ; **Ur béc'h-melchen** : Un faix de trèfle *(Berrien)* ; **Lod 'h ee da gerc'hed ur béc'h-lann bemde** : Certains allaient chercher un faix d'ajonc quotidiennement *(Plouïe)* ; **Sklapet pa 'ha(n)on ba'h ar poull hag ene oa owr ha traou a-gement mod oa toud ha moñchou, domaj é ha ket sklapet 'ha(n)on un tamm pelloc'h, kar ene 'ha mije ka(v)et ma bec'h-owr !** » : Vous m'aviez jeté dans la mare et là il y avait de l'or et des trucs de toute sorte ainsi que des montres, c'est dommage que vous ne m'ayez pas jeté un peu plus loin, car j'y aurais trouvé mon faix d'or ! *(Skrigneg)* ; **Red mond ha dond ga'r valz da droc'hañ lann ba'r parkeier hag vije gwraet béc'hou-lann ha goud(e) vïent digasset d'ar gêr 'e ga'r c'harr ha goud(e) vije pilet ba'r biléres pil-lann** : Il faut aller et venir munis de la faucille pour couper l'ajonc dans les champs, on faisait des faix d'ajonc et après on les apportait aussi à la maison en charrette et après on les pilait au concasseur d'ajonc *(Berrien)* ; **Ur béc'h-lann gantoñ war i gein ! Ha pé seller mad deusontoñ weler 'vel un deñn 'vel me, pleg(et) un tamm bihen hag ur sakre béc'h-lann ganin war mé gein 'ha !** : Portant un faix d'ajonc sur le dos ! Et lorsqu'on le regarde bien on voit comme une personne comme moi, un peu pliée portant un sacré faix d'ajonc sur le dos ma foi ! (paréidolie à la surface de la lune) *(Kareis)*

- **Be tapet dindan e véc'h** : Crouler sous les dettes *(Plouïe)*
- **Be ur béc'h war'naoñ** : Être en difficulté ; **Meus añwn zo ur béc'h war'han(o)h, otro an hucher** : J'ai l'impression que vous êtes en difficulté, monsieur l'huissier *(Kleden)*
- **Béc'h traou** : Charge ; **Choukata béc'hou traou war e gein** : Transbahuter des charges sur son dos *(Poullaouen)*
- **Béc'h zo war'nèi** : Elle y met un coup (se dépêche, énervée...) *(Plouïe)* ; **Béc'h zo warnoñ** : Il est en difficulté *(Berrien)*
- **Béc'h dèi !** : On y va ; **Ale béc'h dèi !** : Allez on y va ! *(Skrigneg)*
- **Béc'h-dreñw** : Charge arrière ; **Ar souvandrïer(e)nn vé lak(et) d'ar jô (e)vid ampech ar c'harr d(a) skour pé vé re béc'h-dreñw !** : On met la sous-ventrière à la monture pour empêcher la charrette de verser lorsqu'il y a trop de charge arrière ! *(Speied)*
- **Chom dindan e véc'h** : Rester endetté ; **Chom a ra dindan e véc'h** : Il reste dans la mouise *(Plouïe)*
- **Dond (mad) war-horre e véc'h** : Sortir des dettes / Sortir la tête de l'eau ; **Hezh é rus-rer, dond a ra (a-)benn da jom med hall ket dond mad war-horr' e véc'h** : Il végète, il réussit à rester, mais il n'arrive pas à sortir la tête de l'eau *(Plouïe)*
- **En-em ga(v)oud béc'h war'naoñ** : Se trouver en difficulté ; **Hete p(e)-lec'h teuin ahe da son ar c'hloc'h ma 'n-im gavfe béc'h war'ha'on ?!** : Donc ou viendrai-je ici pour sonner la cloche si je devais me trouver en difficulté ?! *(Berrien)*
- **Ka(v)oud béc'h da *ub.* d'ober *udb.*** : Avoir des difficultés à faire *qqchose* ; **Meus ket bet ka'et bec'h din biskoazh da vrammad** : Je n'ai jamais eu de difficultés à péter ! *(Poullaouen)* ; **Ken noa béc'h an dud da chom en o sa ba'r vered kozh** : Tant et si bien que les gens avaient des difficultés à rester debout dans le vieux cimetière *(Kergrist)*
- **Sevel béc'h** : Semer la discorde ; **Ar re-benvidig c'hoarïè bank, ur jeu da sevel béc'h** : Les riches jouaient à la banque, un jeu à semer la discorde *(Poullaouen)*
- **Taped béc'h war e chouk** : Accumuler des dettes ; **Re a véc'h neus tapet war e chouk** : Il a accumulé trop de dettes *(Plouïe)*

**BÉC'HIAD / BÉC'HAD** ['be.ɦjəd-t] ['beːɦəd-t] : [***beaic'hyad*** 1732] n.m. (pl. **-ou** [be'hɑːdu]) ; Faix de / Fardeau de / Quantité de

✗ *syn.* : ***benbern, bern***

**Ya ! Hag lod lar vije low en-dro dèi, béc'had-low warni ! Set' ar mo(d)-se na ket c'hoant d'ond da daped low war ar gador** : Oui ! Et certains disent qu'elle était entourée de poux, quantité de poux sur elle ! Et donc elle n'avait pas envie d'aller attraper des poux sur la chaise *(Skrigneg)*

**BÉC'HIAÑ** ['behjə] : [***bichyaff*** 1499] vb. ; Accabler

✗ *syn.* : ***sammañ***

**Ken bec'hiet oan** : J'étais si accablé *(Poullaouen)*

**BED** [beːd] : [gaul. ***bitu*** ; vx. br. ***bit*** ; ***bet*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['beːdu]) ; Monde

**Ar his-se 'h a ar bed** : C'est comme ça que va le monde *(Poullaouen)* ; **Te oar ar bed zo ur meskaj** : Tu sais, le monde est un mélange *(Kergloff)* ; **C'hwi, paotr, vé ràet rêson dac'h ba'r bed-mañ** : À vous, mon garçon, on donne raison dans ce monde *(Kergrist)* ; **Kasi-sur (e)mon ma-hun ba'r bed a zo digoueet kemend-all gantoñ** : Je suis sans doute seul au monde à qui c'est arrivé *(Poullaouen)* ; **Me(d) cheñchet é an traou toud ! Vêr ket 'vid kompariñ kin deus ma bed !** : Mais tout est changé ! On ne peut plus comparer à mon monde (ce que j'ai vécu) *(Skrigneg)*

- **Ar bed-(all/ell)** : L'autre monde ; **Aet é d'ar bed-all** : Il est allé dans l'autre monde *(Skrigneg)* ; **Med ba'r bed-ell an otrow-Doue rey ket rêson dac'h** : Mais dans l'autre monde le Bon Dieu ne vous donnera pas raison *(Kergrist)*
- **Ar bed bras** : L'univers *(Poullaouen)*
- **Ar bed zo e krap, an neb a dap a dap / An neb na dap ket a skrap** : Le monde est en suspend, quiconque attrape attrape / Quiconque n'attrape pas gratte (c-à-d. C'est marche ou crève) *(Plouïe)*
- **Dond ba'r bed** : Venir au monde ; **Triverc'h vla pé voan deut ba'r bed ha goud(e)-se...** : Dix-huit ans lorsque je suis venue au monde ha ensuite... *(Sant-Wazheg)* ; **Trist oa daoñ, malèrus é 'ta koll un' yowank mo(d)-se tond**

**ba'r bed** : C'était triste pour lui, c'est malheureux tien de perdre un jeune comme ça qui vient au monde *(Skrigneg)* ; **Deuh un' ha neus miser, un tamm mouss ha un' miser (é) tond ba'r bed, ah heñ é an tamm traou chimudig !** : Sur un qui a de la misère, un petit enfant, un qui a de la misère à venir au monde, ah lui c'est la petite chose chétive *(Laz)*

➢ **Pennou-bras ar bed** : Les grands de ce monde *(Poullaouen)*

**BEG** [beg-k] : [***bec*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['be:gu]) ; Apex / Bec / Bouche / Bout / Cime / Clapet / De tête (d'attelage) / Embouchure / Gueule / Pointe (extrémité) / Sommet

✗ *m. comp.* : ***chô-beg, pal-beg*** ; *syn.* : ***ginou, lein, lost, penn, visaj***

◆ Apex ; **Ar beg oa pounnerroc'h, 'houzoh walc'h, pugur oa ar greun barzh, 'h ee d'an douar hag ahe ziwanent buan ma chome golo** : L'apex était plus lourd, vous savez bien, puisqu'il contenait les graines, il s'affaissait et là ils germaient rapidement s'il restait couvert *(Berrien)* ; **Ma vich(e) ket voien da droc'hañ 'nê dizhtu a ziwanent deus an douar ar mod-se, ar beg 'h ee d'an douar dizhtu** : Si on ne pouvait pas les couper tout de suite, ils germaient de terre comme ça, l'apex s'affaissait de suite *(Berrien)*

◆ Bec ; **Ha pé lahe 'nèi é laka(d) ar gountell ahe ba-din'an hi beg** : Et lorsqu'elle la tuait, c'est mettre le couteau là sous son bec *(Karnod)* ; **Alïes vé representet ga ur pesk ba i veg, war ar poltrejou** : Il est souvent représenté avec un poisson au bec, sur les photos (le héron) *(Skrigneg)* ; **Ahe so deuet ur yar 'ha ! Me lar dit 'n-ur haloup d'i gaoud ! Ha hañw, deuh i veg a ree i vuzhugenn dèi** : Là il est venu une poule ma foi ! Je peux te dire en courant pour le trouver ! Et lui, de son bec il lui donnait le ver de terre *(Skrigneg)*

◆ Bouche ; **C'hwi peus digor(et) ho peg re vras 'è, peus ket bet nitra (e-)bed 'vid ho avij (aha)noh** : Vous avez aussi ouvert trop grandement la bouche, vous n'avez rien dit qu'on se sache déjà *(Laz)*

◆ Bout ; **Beg ar soc'h** : Le bout du soc *(Plouïe)* ; **Beg ar chadenn-buñs** : Le bout de la chaîne du puits *(An Uhelgoat)* ; **Ur penn rond dê ? Moan o beg !** : Ils avaient un bout arrondi ? Leur bout était mince ! (sabots) *(Skrigneg)* ; **Staget mat houmañ war beg ar breiou-karr** : Bien accrochée au bout des brancards de la charrette *(Poullaouen)* ; **Ya, med ar veuc'h vé gorôet dre he beg hañ !** : Oui, mais on trait la vache par le bout hein ! *(Plouïe)* ; **Aet ar sabrenn ba e gost paotr-powr ! Hag oa torret ar beg** : Le sable se planta dans son côté mon pauvre ! Et le bout fût cassé *(Landelo)* ; **Ur boutou-koat bouret gad ur beg hir distroñset** : Une paire de sabots rembourrée au bout long retroussé *(An Uhelgoat)* ; **Mond a ree gad an hent, i vusetenn oa war beg ur vazh war i gein ha oa 'c'hwitelled !** : Il parcourait le chemin, il portait sa musette au bout d'un bâton sur son dos et il sifflait ! *(Skrigneg)* ; **Gleet oa dec'h memes-tra be lak ur c'haoutchou war beg ho pazh ha pïe ket gwraet kement trous !** : Vous auriez quand-même dû mettre un caoutchouc sur le bout de votre bâton et vous n'auriez pas fait autant de bruit ! *(Plouïe)* ; **Kar ga beg ar morzhol-tôer vije gwraet an toull ha vije laket an tach ba'n toull-se neuhe** : Car on faisait le trou avec le bout du marteau de couvreur et après on mettait alors le clou dans ce trou *(Skrigneg)* ; **Oagn ket kreus, ar mo(d)-se oa an dent : Rond ar mo(d)-se, me(d) tougn, ur beg-tougn nagn** : Elles n'étaient pas creuses, les dents étaient comme ça : De forme arrondie comme ça, mais pointues, elles avaient un bout pointu *(Skrigneg)*

◆ Cime ; **Heñw bassee e zorn war beg ar gwe** : Il passait sa main sur la cime des arbres *(Landelo)* ; **Ar baotred vihen 'h ee ba'h beg ar wênn da denn an neizhou kuit** : Les petits garçons allaient à la cime des arbres pour enlever les nids *(Skrigneg)*

◆ Clapet ; **Charret e veg gatoñ, lare pos (e-)bed** : Son clapet fermé, il ne pipait mot *(Lokmarïa)*

◆ De tête (d'attelage) ; **Hezh é ar chô-beg, ar jô-beg** : C'est lui le cheval de tête *(Sant-Wazheg)* ; **Bet on bet kass ar c'heseg-beg** : J'ai guidé les chevaux de tête *(An Uhelgoat)* ; **Am(añ) vïe daw kaoud dow jô-beg hag un'-all ba'r limon c'hoazh** : Ici il fallait avoir deux chevaux de tête et un autre encore dans le limon *(Speied)* ; **Ha lopeta deus e du deus kost e benn (e)n-ur lared d'ar chô (a-)raog, an heñi beg : Hei !** : Il tapotait de son côté sa tempe en disant au cheval de devant, celui de tête : Hue ! *(Poullaouen)* ; **Ha setou 'è, perc'hen ar lon-keseg vis(e) war-gein ar chô-beg ba'n hent, pigur oa ket voaien da val(e) war 'n hent ga'r pri !** : Et donc également, le propriétaire de la monture était sur le dos de cheval de tête en route, puisqu'on ne pouvait pas marcher sur la route à cause de la boue ! *(Sant-Wazheg)*

◆ Pointe (extrémité) ; **Dow veg ar valañs** : Les deux pointes de la balance *(Poullaouen)* ; **Naw ene war beg ur pik-lann** : Neuves âmes à la pointe d'une épine d'ajonc *(Lokarn)* ; **Lasset beg an horzenn ha vise digoret vid o(be)r un tok** : On lassait le pointe de la gerbe et on l'ouvrait pour faire un chapeau *(Berrien)*

◆ Sommet ; **Aet da vervel war beg un tamm mene oa ba ene en-dro** : Il partit mourir au sommet d'une petite montagne qu'il y avait là aux alentours *(Landelo)* ; **Dam betra ra ar c'hog zo war beg an ilis n'eus ket divinou ?** : Qu'est-ce qui fait que le coq qui est au sommet de l'église n'a pas de griffes ? *(Plouïe)* ; **Pier ouïe mond da beg an tour ha lak ur sac'h en-dro d'ar vazhoulenn ba'r c'hloc'h** : Pierre savait aller au sommet du clocher et mettre un sac autour du battant de cloche *(Kolloreg)* ; **Ha goude-se n'ee ket war beg an duchenn kin ! Komprenet na mad !** : Et ensuite il n'allait plus au sommet de la butte ! Il avait bien compris ! *(An Uhelgoat)*

➢ **Ar liw deus beg *ub.*** : Le teint de *qqn.* ; **Ar liw deus ho peg lara (e)ma ar foerell ganac'h pe neve bet !** : Ton teint indique que tu as la diarrhée ou que tu l'as eue récemment ! *(Kergrist)*

➢ **Beg an ti** : L'entrée de la maison ; **Ha ba beg an ti, pé yeer ba'n ti oa mo(d)-se ur passaj, ar mo(d)-se oa, kar mod-all oa kim(ed) traou partoud ! Partoud...** : Et dans l'entrée de la maison, lorsqu'on allait dans la maison, il y avait comme ça un passage, il était comme ça, car sinon il n'y avait que des trucs partout (du bordel) ! Partout... *(Plonee)*

➢ **Beg ar vronn** : Le téton *(Plouïe)*

➢ **Lip e veg** : Se lécher les babines ; **Ha me lar dit nagn lipet o beg diwar-lerc'h** : Et je peux te dire que par la suite ils s'en sont léchés les babines *(Skrigneg)*

- **Tà ket ar gomz ba mé beg** : Je ne retrouve pas le mot (m-à-m. vient pas le mot dans mon bec) ; **Pass, laron doc'h, 'tà ket ar gomz ba mé beg brem(añ), petra vis(e) lar(e)t d'anèoñ** : Non, je vous dis, maintenant je ne retrouve pas le mot, ce qu'on en disait *(Sant-Wazheg)*
- **Taol beg-troad** : Faux-pas ; **Rôet ma un taol beg-troad** : J'avais trébuché *(Poullaouen)*

**BEG-BRAS** [beg'brɑːz] : [***beg-bras*** 1927] n.m. (pl. **begou-bras** [begu'brɑːz]) ; Grande gueule / Nigaud
✗ *syn.* : ***bleup, ginou-leden, teuk***
**Hezh so ur beg-bras** : C'est un nigaud *(Poullaouen)* ; **Ur vowes flaw, beg-bras neu'n, brell un tamm** : Une femme inconsistante, nigaude alors, un peu écervelée *(Laz)*

**BEG-DIFISSIL** [begdi'fisil] : [***beg-difissil*** 1992] n.m. (pl. **begou-difissil** [begudi'fisil]) ; Personne difficile à satisfaire
✗ *syn.* : ***beg-figus, beg-milzin*** ; & *cf.* : ***difissil, dirastol***
**Ar c'hontrel deuh ur beg-difissil, hemañ zo un' dirastol** : Le contraire d'une personne difficile à satisfaire, c'est quelqu'un de facile à contenter *(Skrigneg)*

**BEG-E-DOK** [begedog-k] : [***beg-e-dog*** 1922] n.m. & n.pl. ; Flic(s)
✗ *syn.* : ***archer, flik, jañdarm***
**Deut é beg-e-dok da-beked amañ** : Les flics sont venus jusqu'ici *(Plouïe)* ; **Un amand meus bet ga beg-e-dok** : Les flics m'ont mis une amende *(Poullaouen)* ; **Beg-e-dok vise gwraet deus ar jañdarm gwech-all** : Autrefois on appelait les gendarmes « beg-e-dok » *(Ar C'hastell-Ne)*

**BEG-EOR** [beg'ewr] : [***beg eor*** 1984] n.m. (pl. **begou-eor** [begu'ewr]) ; Homme au nez crochu
✗ *syn.* : ***fri mouch-goulou, fri-tôer***

**BEG-FIGUS** [bek'fiːgys] : [***beg figus*** 1914] n.m. (pl. **begou-figus** [begu'fiːgys]) ; Personne difficile à satisfaire
✗ *syn.* : ***beg-difissil, beg-milzin*** ; & *cf.* : ***dirastol, figus***
**Ya, ur beg-figus** : Oui, une personne difficile à satisfaire *(Skrigneg)*

**BEG-FIN** [bek'fiːn] : [***beg fin*** 1914] n.m. (pl. **begou-fin** [begu'fiːn]) ; Finaud (-e)
**Me gav-me hemañ beg-fin a-walc'h (a)nèoñ sur a-walc'h** : Je le trouvais sûrement assez finaud *(Landelo)*

**BEG-FRESK** [bek'fresk] : n.m. (pl. **begou-fresk** [begu-fresk]) ; Blanc-bec
✗ *syn.* : ***beg-melen***
**Ah ya ! Ma teu 'e un' un tamm, ur beg-fresk daoñ ahe his-se** : Ah oui ! S'il en vient un, un petit peu, un blanc-bec là comme ça *(Skrigneg)*

**BEG-KAMM** [bek'kɑ̃m] : [***beg-kamm*** 1927] n.m. (pl. **begou-kamm** [begu'kɑ̃m]) ; Bec crochu / Grimace / Moue
✗ *syn.* : ***grimass*** ; & *cf.* : ***kamm***
**Un taol beg-kamm diga'r sparfell** : Un coup de bec crochu de par l'épervier *(Poullaouen)*

**BEG-MELEN** [beg'meːlən] : [***beg-melen*** 1914] n.m. (pl. **begou-melen** [begu'meːlən]) ; Blanc-bec
✗ *syn.* : ***beg-fresk***
**Hezh so ur beg-melen** : C'est un blanc-bec *(Poullaouen)*

**BEG-MILZIN / BEG-MILZEN** [beg'milzin] [beg'milzən] : n.m. (pl. **begou-milz(i/e)n** [begu'milz(i/ə)n]) ; Enfant difficile sur la nourriture
✗ *syn.* : ***beg-difissil, beg-figus*** ; & *cf.* : ***dirastol***
**Henn(e)zh zo beg-milzen** : Il est difficile *(Lokarn)*
- **Ober i veg-milzin** : Faire le difficile *(Kergrist)*

**BEG-PLAPOUSS** [bek'plapus] : n.m. (pl. **begou-plapouss** [begu'plapus]) ; Pipelet (-te)
✗ *syn.* : ***drailher-kaojou, pil-ginou, taltous***
**Henn(ezh) zo ur beg-plapouss** : C'est un pipelet *(Rostrenn)*

**BEGAD** ['beːgəd-t] : [***begat*** 1659] n.f. (pl. **-ou** [be'gɑːdu]) ; Becquée / Bouchée
✗ *syn.* : ***ginowad***
**Kreskennou kolza da zeb a vegadou** : Des pousses de colza à manger par bouchées *(Poullaouen)*

**BEGECHENN** [be'geʃən] : [cf. ***béguen*** 1697] n.f. (pl. **-ou** [bege'ʃɛnu]) ; Houppe / Pointe
✗ *syn.* : ***begenn, poentenn*** ; & *cf.* : ***beg***

**BEGEL** ['beːgəl] ['be.jl] : [vx. br. ***becel*** ; ***beguel*** 1499] n.m. (pl. **-iou** [be'gelju]) ; Cordon ombilical / Nombril

✗ *cf.* : ***bouton-digentañ, bouton-kov***

◆ Cordon ombilical ; **Distagañ ar be'el** ['be.jl] : Détacher le cordon ombilical *(Kleden)* ; **Troc'het é ar begel** ['beːgəl] : Le cordon ombilical est coupé *(Skrigneg)* ; **Troc'h(et) peus ar be'el** ['be.jl] **? Troc'h(et) peus e be'el** ['be.jl] **daoñ ?** : Tu as coupé le cordon ? Tu lui as coupé le cordon ombilical *(Kleden)* ; **Pugur da vegel, pa pé troc'het, a goue hag a ra ur bouton-kov neuhe, pa sec'h** : Puisque ton cordon ombilical, lorsque tu l'as coupé, tombe et fait alors un nombril, lorsqu'il sèche *(Skrigneg)*

◆ Nombril ; **En tu-ell deus o begel** : Plus haut que leur nombril *(Poullaouen)*

**BEGELIAD** [be'geljə(d-t)] : [***baeguelat*** 1499] vb. ; Bêler / Balbutier

✗ *syn.* : ***blejal***

**BEGENN** ['beːgən] : [***béguen*** 1697] n.f. (pl. **-ou** [be'gɛnu]) ; Pointe

✗ *syn.* : ***begechenn, poentenn*** ; & *cf.* : ***beg***

**Mond da chechañ war kordenn ar vegenn oa eñstalet barzh un tammig loch tôet ga banal** : Aller tirer sur la corde de la pointe qui était installée dans une toute petite hutte couverte de genêt *(An Uhelgoat)*

**BEILH** [bɛʎ] : [***beilh*** 1732] n.f. (pl. **-ou** ['bɛʎu]) ; Veillée (mortuaire)

**Pad ar veilh, beilh i wreg, maro war hi gwel(e) ene hag e-se...** : Pendant la veillée, la veillée de sa femme, morte sur son lit là de toute façon... *(Skrigneg)* ; **Ma ! 'Vi(d)-noñs me oa divunet ga'n horolaj a neus gwraet un drous drol ah(e) ! Ha pad ar veilh a na gwraet an horolaj memes trous !** : Eh bien ! Cette nuit j'étais réveillé par l'horloge qui a fait un drôle de bruit là ! Et pendant la veillée, l'horloge avait fait le même bruit ! *(Skrigneg)*

**BEILHAD** ['bɛʎəd-t] : [***beilla*** 1659] vb. ; Veiller

**An dud, skuizh michañs o veilhad hed an nos, oa chomet morgousket** : Les gens, probablement fatigués d'avoir veillés toute la nuit, étaient restés à moitié endormi *(An Uhelgoat)*

**BEKED** ['bekəd-t] : [***becquet*** 1633] n.m. (pl. **bekidi** [be'kiːdi]) ; Brochet

**Sell (e)ta pezh beked !** : Voilà donc un beau brochet *(Rostrenn)*

**BEKED / BEKA / BETEG / BETIG / BETA / BEKA** ['bekə(d-t)] ['beka] ['betɛ(g-k)] ['betig-k] ['beta] ['beka] : [vx. br. ***bicett*** ; ***bedec*** XVI[e] ; ***beteg*** 1659] prép. & conj. sub. ; Autant que / Jusqu'à / Puisque / Tant qu'à

✗ *m. comp.* : ***war-veteg***

**Beteg e zeg la** : Jusqu'à ses dix ans *(Berrien)* ; **Beked seizh la vênt bugale** : Jusqu'à sept ans ce sont des enfants *(Lannedern)* ; **Beteg ba'r bourk vé ka(v)et** : On en trouve jusqu'au bourg *(Poullaouen)* ; **Ba Lesvês on bet ba'r skol beka c'hwezeg la** : Je suis allée à l'école à Lesmais jusqu'à seize ans *(Kallag)* ; **Dow la, beked pemzeg la on chomet !** : Deux ans, je suis resté jusqu'à quinze ans ! *(An Uhelgoat)* ; **Ya-ya, beked tri pe bevar omp bet (a)ssames !** : Oui-oui, nous avons été jusqu'à trois ou quatre ensemble ! *(Skrigneg)* ; **Beñ bet 'h oump beked ugent benneket labourad ba an antrepris** : Ben nous avons été jusqu'à une vingtaine à travailler dans l'entreprise *(Kalaner)* ; **Ahe zo un ti kozh ha zo voien da lak beked pemp warn-ugent barzh** : Il y a là une vieille maison où l'on peut mettre jusqu'à vingt-cinq (personnes) *(Plouïe)* ; **Daw vije lak ar c'hoat ba'n disklô, hezh beteg ur mis pe dow** : Il fallait mettre le bois à l'abri de la pluie, jusqu'à un mois ou deux *(Plouïe)* ; **Ha goude 'h emp beked bord ar mor ha beb sort plassou ha lem vïemp goullet d'ond** : Et ensuite nous allions jusqu'au bord de mer et dans plein d'endroits et là où nous demandait de venir *(Kalaner)* ; **Ha 'benn ar fin ma amboch(e)t un dèn, ambochet dow ha derc'het mond ar mod-se, beka pe(va)r meus bet** : Et pour finir j'avais embauché une personne, deux personnes et j'ai continué comme ça, j'ai eu jusqu'à quatre *(Lokarn)*

- **Beka neu'n** : Jusqu'à lors ; **Beka neu'n vise interamañchou** : Jusqu'à lors on faisait des enterrements *(Kergrist)*
- **Da-beked / Da-veked** : Jusqu'à ; **Da-beked dowzeg la** : Jusqu'à douze ans *(Lokarn)* ; **Deut da-beteg ar gras torret** : Venu jusqu'à la croix cassée *(Berrien)* ; **Ha kontañ a ra da-beked deg** : Et il compte jusqu'à dix *(Berrien)* ; **Da-beked brem(añ) oa yén memes-tra !** : C'était quand-même froid jusqu'à maintenant ! *(Ponvel)* ; **Da-beked lec'h a zigouev Elez ba'r stêr-Aon** : Jusqu'au lieu où l'Elez conflue avec (le fleuve de) l'Aulne *(Plouïe)* ; **Goude ugent la da-beked hanter-kant bla** : Après vingt ans jusqu'à cinquante ans *(Plouïe)* ; **Ha yeen ga ma bugwale da-veked ar jañdarmeri** : Et j'allais avec mes enfants jusqu'à la gendarmerie *(Ar C'hastell-Ne)* ; **N'oc'h ket bet d'-bek' Sant-Hern (aha)noh ?** : Tu n'es jamais allé jusqu'à Saint-Hernin ? *(Speied)* ; **Da-veked pé vé hadet, laket chounai ha traou ar mo(d)-se** : Jusqu'à ce qu'on ait semé, mis des choux-navets et des choses comme ça *(Speied)* ; **Hag a-wichou blije dê, med nagn ket droed d'ond da-beked ene** : Et parfois ça leur plaît, mais ils n'avaient pas le droit d'aller jusqu'à là *(Skrigneg)* ; **Ale, ouïen dare ken oa deut an heñi du da-beked du-mañ** : Allez, je ne savais absolument pas jusqu'à ce que le noir vienne jusqu'à chez moi *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ma vise sec'h an hañw-se da-veked pé vé hadet, laket chounaï ha traou ar mo(d)-se** : Si cet été-là était sec jusqu'à ce qu'on sème, qu'on mette des choux-navets et des trucs comme ça *(Speied)* ; **Ha teuemp da foñs ar feurm da veteg bord an hent da wel an otoiou passeal** : Et nous venions du fond de la ferme jusqu'au bord de la route pour voir passer les automobiles *(Skrigneg)* ; **Dé-veke' mil-naw-c'hant ha dow-ha-tri-ugent zo troc'het yeot ba'r prajeier, dé-vek' é deuet an trakteur** : Jusqu'à mille neuf cent soixante-deux on a coupé de l'herbe dans les prairies, jusqu'à l'arrivée du tracteur *(Kergloff)* ; **Med am(añ) zo bet pilet lann dé-veke' ar bla(v)ezh diveo oa mil naw-c'hant hag ur bla ha tr(i)-ugent** : Mais ici on a concassé l'ajonc jusque la dernière année, c'était en mille neuf cent soixante-et-un *(Kergloff)* ; **Ba'r c'hoat on komañs(e)t d(a) labour(a)d ba ar bla(v)ezh pev(ar) ha hanter-kant neuh(e) ! Da-beteg breum(añ)** : J'ai commencé alors à travailler dans le bois en cinquante-quatre ! Jusqu'aujourd'hui *(An Uhelgoat)*

- **(Da-beked / Da-beteg) ken + *vb.*** : Jusqu'à ce que ; **Da-beteg ken a vi e(rr)i d'i ti** : Jusqu'à ce que tu sois arrivé chez toi *(Berrien)* ; **Gwelc'h a rees 'nê ha' lakes 'nê ba'n dour, a-peu-prè matre'n ugent pe dregont litrad-dour ha zelc'hes taol hor(e)n barzh da dour da-beked ken teu ar batoenn war ar gourr(e)** : Tu les laves et les mets dans l'eau, peut-être à-peu-près vingt ou trente litres d'eau et tu continues de mettre du sel dans ton eau jusqu'à ce que la patate remonte à la surface *(Kallag)*
- **Tre da-beked** : Jusqu'à (un lieu) ; **Pass tre da-beked Pont-Penity** : Pas tout à fait jusqu'à Pont Penity *(Plouïe)* ; **Mond ga'r winojenn penn dre benn tre da-beked ar bourk** : Suivre le sentier de bout en bout jusqu'au bourg *(Plouïe)* ; **Ha vise passeet ar c'hilornou dre ar jadenn tre da-beked ar bern plous** : Et les seaux passaient par la chaîne (de gens) jusqu'au tas de paille *(Plouïe)* ; **Ha goud(e)-se tre da-beked ar gar 'haloup war e lerc'h...** : Et ensuite jusque la gare à courir après... *(Lokmarïa)* ; **Heñ yee tre da veka Laz ti ar gard du-nt dé dap ar pezh oa voien** : Il allait jusqu'à Laz chez le garde là-bas pour prendre ce qu'il pouvait *(Laz)*

**BEKETA** [be'ketə] : [***becqetal*** 1732] vb. ; Picorer / Picoter

**BÊLEG** ['bɛːləg-k] : [***baelec*** 1499] n.m. (pl. **bêleien** [bɛ'lɛjən] **bêlaien** [bɛ'lajən]) ; Prêtre

✗ *cf.* : ***eskob, karabassenn, kloareg, kloc'hier, kure, person, prïol***

**Bêleien ha seuresed** : Des prêtres et des sœurs *(Berrien)* ; **Ha oa bet ur bêleg da lak anê** : Et il y avait un prêtre pour les mettre *(Plouïe)* ; **Deut oa ar bêleg da vennigañ** : Le prêtre était venu bénir *(An Uhelgoat)* ; **Ar re-s(e) oa douged d'ar vêleien** : C'étaient des cléricaux *(Poullaouen)* ; **Renet oa ar patronaj ga'r vêleien** : Le patronage était conduit par les prêtres *(An Uhelgoat)* ; **Neu'n oa ket droad da zibiñ kig d'ar gwener, ar vêleien a zifenne hañ !** : Il n'y avait alors pas le droit de manger de la viande le vendredi, les prêtes l'interdisaient hein ! *(Kergloff)* ; **Nann, me(d) ar vêleien oa mestr gwich-all kajimant 'vel prisidant ar Ripublik !** : Non, mais autrefois les prêtres étaient maîtres, quasiment comme le président de la République ! *(Skrigneg)* ; **O(be)r toud an interramañchou, prepariñ tou'n traou, lakad tou'n traou d'ar bêleg prest !** : Faire tous les enterrements, préparer les choses, tout mettre prêt pour le prêtre ! *(Kallag)* ; **Ya-ya, med an dra-he goude memp bet reflechisset ha an dra-he oa gwech-all ar vêleien** : Oui, oui, mais après nous avons réfléchi à ça et c'était autrefois les prêtres *(Berrien)* ; **An dud a'h ee da gaoud ar vêleien da hoûd pet(r)a 'h o(be)r ha pe-naos** : Les gens allaient trouver les prêtres pour savoir quoi faire et comment *(Skrigneg)* ; **Gwich-all lod a lare ar vêleien vije 'h o(be)r an dra-h(e) pa vije klañw un' bennaket** : Autrefois certains disaient que c'étaient les prêtres qui faisaient ça lorsque quelqu'un était malade *(Skrigneg)*

- **Ba'r veleien / Ba'r velaien** : Chez les curetons ; **Ya ! Ah ya ! Me oa 'e, ya, ba'r skoul-ar-seurésed 'e, ba'r veleien amañ ba'n trec'h** : Oui ! Ah oui ! J'étais aussi, oui, à l'école des sœurs, chez les curetons ici en haut *(Plonee)*

**BÊLEGÏACH** [bɛle'gijəʒ-ʃ] : [***bélégiach*** 1821] n.f. ; Prêtrise

**Deg mis bêlegïach** : Dix mois de prêtrise *(Poullaouen)*

**BÊLEGIÑ** [bɛ'leːgi] : [***bælegui*** 1732] vb. ; Ordonner prêtre

**'Neve bet bêleget** : Récemment ordonné *(Poullaouen)*

**BELOST / BILOST** [bi'lɔ̀st] : [***belost*** 1424] ad. ; Anoure (sans queue) / Courte queue

✗ *syn.* : ***berr-e-lost*** ; & *cf.* : ***lost***

**BELOUER** [be'luːr] : [***belouer*** 1992] n.m. ; Poêle (à frire)

✗ *syn.* : ***palarenn, pêlon*** ; & *cf.* : ***pillig***

**Amañ (e)mañ ar belou'r** : La poêle est ici *(Kergrist)*

**BEMDE** ['bɛmde] ['bɛmdɛ] : [***bemdez*** 1580] ad. ; Chaque jour / Quotidien (-nement) / Tous les jours

✗ *syn.* : ***pemde*** ; & *cf.* : ***beb, bemnos, de***

◆ Chaque jour ; **'H een bemde da joukour (a)naoñ di** : J'y allais chaque jour pour l'aider *(Karnod)* ; **Setu 'h ee d'ar skol bemde pa galle, med ne 'h ee ket bemde-tre memes-tra pugur vise emm deusoutoñ ba'r gêr** : Voilà il allait à l'école chaque jour quand il pouvait, mais il n'allait quand-même pas tout à fait tous les jours puisqu'on avait besoin de lui à la maison *(Berrien)* ; **Hag e-se he mamm 'h ee da bourmen ar paotr pihen bemde ba'r voetur** : Et donc sa mère allait promener le petit chaque jour en voiture *(Sant-Hern)*

◆ Quotidien (-nement) ; **Me zo kontant da labourad bemde** : Moi je suis d'accord de travailler quotidiennement *(Sant-Hern)* ; **Meus ket droad da zibiñ bemde** : Je n'ai pas le droit d'en manger quotidiennement *(Plouïe)* ; **Matrehe un eur bemde a-peu-prè da zisken lenn ar musik** : Peut-être approximativement une heure quotidiennement à apprendre à lire la musique *(Skrigneg)* ; **Vise daw din sortïal bemde d'o(be)r ma missionou** : Il fallait que je sorte quotidiennement pour faire mes missions *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Legumaj vije : Patates vije bemde deja ! An dra-he oa ur pred bemde** : Il y avait des légumes : Il y avait déjà des patates chaque jour ! C'était un repas quotidien *(Skrigneg)* ; **On bet pad dow la, dow la hanter pe tri bla on bet 'h o(be)r diw bikurenn bemde dèi** : J'ai été pendant deux ans, deux ans et demi ou trois ans je lui ai fait deux piqûres quotidiennes *(Kallag)*

◆ Tous les jours ; **Teir gwech bemde** : Trois fois par jour *(Ar Fouillez)* ; **Mew vise kajimant bemde** : Il était saoul quasiment tous les jours *(Lokmarïa)* ; **Vïe lennet Buez ar Zent bemde** : On lisait Buez Ar Zent tous les jours *(Lannedern)* ; **Ah ! Bemde meus ket emm ! Oh nann-nann** : Ah ! Tous les jours non merci ! Oh non, non *(Skrigneg)* ; **Ar vamm-gozh pa oa kollet he venn gati oa klask mond-roud bemde** : Lorsque la grand-mère avait perdu la tête elle cherchait tous les jours à partir *(Plouïe)* ; **Oh ! Me(d) ma mamm a c'hoarzhe ket bemde !**

**Hou(zh) oa mïoc'h sirivus !** : Oh ! Mais ma mère ne rigolait pas tous les jours ! Elle était plus sérieuse ! *(Skrigneg)* ; **Hezh vïe pemzete deja, bemd(e) ha bemde ha bem(de) ha bem(de) 'hadañ petrabes ar mod-se !** : Il était déjà une quinzaine, tous les jours, tous les jours à semer des betteraves comme ça ! *(Kolloreg)* ; **Ma pije lesket ar paotr da zond d'ar skol bemde, regulier, neuhe hallche kaoud e sertifikad (a-)benn fin ar bla** : Si vous aviez laissé le garçon venir à l'école tous les jours, régulièrement, il pouvait obtenir son certificat d'ici la fin de l'année *(Berrien)*

**BEMNOS** ['bɛmnɔ̃z-s] : [***bemnos*** 1689] ad. ; Chaque nuit / Toutes les nuits

✗ *cf.* : ***beb, bemde, nos***

**Ma keres heus ket (ne)méd dond da gaoud aha(n)on bemnos** : Si ça te dit tu n'as qu'à venir me trouver chaque nuit *(Skrigneg)* ; **Bemnos teue un' bihen, tro seizh eur teue di, un hanter-dèn ! Un' bihen rous ahe** : Un petit venait chaque nuit vers sept heures, une demi-portion ! Un petit roux là *(Ar Fouillez)*

**BEÑ** [bɛ̃] : interj. ; Ben

**Beñ an dra-he zepand deus ar lon, pe-naos vanke dit** : Ben ça dépend de l'animal, comment tu le voulais *(Plouïe)* ; **Beñ sur a-walc'h oa-hañw uvel mat benn mond dreist ar gwe kement-se** : Ben il devait sûrement être très haut avant d'aller tant que ça par-dessus les arbres *(Landelo)*

**BENBERN** ['benbɛrn] : n.m. ; Amas / Entassement de (cf. **bilbern**)

**BENEDIKSÏON** [benedi'ksijən] : [***benidiction*** 1659] n.f. (pl. **-ou** [benedi'ksjɔ̃:nu]) ; Bénédiction

✗ *syn.* : ***bennozh*** ; & *cf.* : ***absolvenn***

**Forz tud oa 'klask ar benediksïon** : Beaucoup de monde cherchait la bénédiction *(Poullaouen)* ; **Da-houde, gis benediksïon vije laket an tan ba'naoñ ga petrol** : Par la suite, en guise de bénédiction on y mettait le feu avec du pétrole *(An Uhelgoat)*

**BENNAG / BENNAKET / BENNEKET / BENNAKO / MENNAKET / MENNEKET / MANNAKET** [be'nɑ:g-k] [bɛ'nakəd-t] [bɛ'nɛkəd-t] [bɛ'nako] [m(a)'nakəd-t] [m(ɛ)'nɛkəd-t] [m(ɛ)'nɑ̃kəd-t] : [vx. br. ***pennac*** ; ***bennac*** 1633] ad. ; Quelconque / (mot servant à marquer l'incertitude, voir les exemples)

**Med 'tro unneg eur bennaket** : Mais vers onze heures et quelques *(Berrien)* ; **Mechañs teuin a-benn d'ober un tamm kaos bennag ganoc'h** : Il y a des chances que j'arrive à faire un brin de causette avec vous *(Landelo)* ; **Owen mamp la vije bet chomet un' bennaket ba-dreñw ur c'hleuñ bennaket** : Nous avions peur que quelqu'un soit resté (caché) derrière un talus quelconque *(Plouïe)* ; **Beñ bet 'h oump beked ugent benneket labourad ba an antrepris** : Ben nous avons été jusqu'à une vingtaine à travailler dans l'entreprise *(Kalaner)*

- **Ba un tu menneket** : D'un côté (fig.) ; **Ba un tu menneket ma keuñ bi gwraet un dra-all, kar matre'n vis(e) bet digoueet ur maleur dre mé faot, neb lak (a)nèoñ da zigoueiñ** : D'un côté je regrettais de ne pas avoir fait autre chose car peut-être un malheur serait arrivé par ma faute sans, sans le vouloir *(Kleden)*
- **Mare bennaket** : À un moment ou l'autre ; **Digoueo a ray, mare mennaket** : Il arrivera, à un moment ou l'autre *(Plouïe)* ; **Degoueet war e horr(e), mare m(e)nneg** : Il lui est tombé dessus, à un moment ou l'autre *(Laz)*
- **Pe un dra bennaket / Pe un dra mennag** : À quelque chose près / Ou quelque chose comme ça ; **Ha vïe lesket eizhte bennaket pe un dra bennaket** : Et on le laissait une huitaine de jours à quelque chose près *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ha hezh, De Kerlec'h, oa ul Leon(ad), ma'hat oa kabiten ba'n arme pe un dra mennag** : Et lui, De Kerlec'h, était un Léonard, il était probablement capitaine dans l'armée ou quelque chose comme ça *(Landelo)*
- **Un' bennaket a (/ahanomp, ahanoh, anê)** : L'un (-e) d'entre (/nous, vous, eux/elles) ; **Oh ! Ahe zo un essem, n'an ket kin ! Oh ! E(rr)i é an Ankou da gerc'h(ed) un' bennaket (a)ha(no)mp !** : Oh ! Là y a un fantôme, je ne vais plus ! Oh ! L'Ankou est arrivé pour chercher l'un d'entre nous ! *(Skrigneg)*
- **Un dister +** ***ano pl.*** **bennaket** : Quelque peu de + *n. pl.* ; **Un dister bihen e-tu m'nneg** : Un tout petit quelque peu de sarrasin *(Laz)*
- **Un dra bennag** : Quelque chose ; **Kasi-toud a ree un dra bennaket** : Quasiment tout le monde faisait quelque chose *(Plouïe)* ; **Un dra mennag ar mod-se** : Quelque chose comme ça *(Plouïe)* ; **Neuhe renkon prepariñ un dra mennañket dit** : Je dois donc te préparer quelque chose *(Skrigneg)* ; **Hag ar mod-se me a'h ey da wel ba o gambr, da weled (ha)g-eñw so un dra menneket hag-añw rant un dra menneket** : Et comme ça j'irai voir dans leur chambre, pour voir s'il y a quelque, s'ils font quelque chose *(Sant-Hern)*
- **Un dra bennaket-all** [bɛnakɛ'dal] : (une) Autre chose ; **Nann, neuhe é un dra mennañket-all !** : Non, alors c'est autre chose ! *(Skrigneg)*
- **Ur mare bennaket** : À un moment donné ; **Ur mar(e) bennaket oagn komañs(e)t 'è, me(d) beb pla vije red netaad 'nê !** : On les commençait également à un moment donné, mais il fallait les curer chaque année ! *(Skrigneg)*
- **Ur wech bennako** : Un de ces jours ; **Matresse vo un' bihen bennako ur wech bennako** : Peut-être y aura-t-il un nouveau-né un de ces jours *(Plouïe)*

**BENNIGAÑ / BENNÏAÑ / BINNIGAÑ** [bɛ'ni:gə] [bɛ'ni.jə] [bi'ni:gə] : [***biniguaff*** XVIᵉ] vb. ; Bénir

**Deut oa ar bêleg da vennigañ** : Le prêtre était venu bénir *(An Uhelgoat)* ; **Beus da vennigañ ar re-varw** : Du buis pour bénir les défunts *(Poullaouen)* ; **'Benn-neu'ñ vo poent bennïañ an trañch !** : Pour-lors il sera temps de bénir la tranche ! *(Laz)* ; **N'ouzon ket, 'vid binnigiñ 'nèoñ raog komañs gantoñ mechañs** : Je ne sais pas, sûrement pour le bénir avant de la commencer *(Sant-Wazheg)* ; **Me(d) nom daole un delienn ba'n toull-karr, ba'r c'hreier**

**vïe gwraet 'è, ba'n oto, bennïañ ar beus** : Mais nous jetions une feuille dans l'entrée du champ, on le faisait aussi dans les crèches, dans la voiture, bénir le buis *(Laz)*

➢ **Bara benniget** : Pain béni ; **Be oa ur fabri(k) bar' bennï't, be oa ar fabri(k) Sant-Jermen…** : Il y avait une fabrique de pain béni, il y avait la fabrique de saint Germain… *(Laz)*

➢ **Doue d'ho pennigo, Doue d'ho penniget** : Que Dieu te bénisse, que Dieu te bénisse ! (se dit à un enfant qui vient d'éternuer) *(Laz)*

➢ **Dour benniget** : Eau bénite ; **Sklapañ dour binniget war ar marc'hadour-saout !** : Asperger d'eau bénite le marchand de vaches ! *(An Uhelgoat)* ; **Barzh un dorn oa ar gras gantoñ uhel ha barzh an dorn-all oa ar pod-dour binniget** : Il portait haut la croix d'une main et de l'autre il tenait la cruche d'eau bénite *(An Uhelgoat*

➢ **Ma Doue binniget !** : Mon Dieu ! ; **Oyow ! Ma Doue binniget ! Ah ya-ya !** : Hola ! Mon Dieu ! Ah oui-oui *(Kolloreg)* ; **Oh ! Eh ! N'é ket marw kin ! Oh ma Doue binniget !** : Oh ! Eh ! Elle n'est plus morte ! Oh mon Dieu ! *(Karnod)*

➢ **Oh wei ! Male(ü)r(u)s binniget binniget !!!** : Oh là là ! Mon Dieu, mon Dieu !!! *(Plonee)*

**BENNOZH** ['bɛnəz-s] : [***benos*** 1659] n.m. ; Bénédiction

✗ *syn.* : ***benediksïon*** ; & *cf.* : ***absolvenn***

➢ **Bennozh Doue zo war'naoñ** : Il est béni de Dieu *(Poullaouen)*

➢ **Bennozh Toue dac'h ! Ha chañs dac'h gant hoh loned ha ho tud !** : Que Dieu vous bénisse ! Et que la chance soit avec vous, vos bêtes et vos gens ! *(Lokarn)*

➢ **Evid ur bennozh Doue** : Pour une bouchée de pain (pour presque rien) ; **Ar re-gentañ neus bet 'nê 'vid ur bennozh Doue** : Les premiers les ont eus pour une bouchée de pain *(Poullaouen)*

**BEÑSEL** ['bẽsəl] : n.m. ; Récipient (cf. **bessel**)

**BENVEG / BENVES** ['benvɛg-k] ['bɛnvəg-k] ['benwəg-k] ['benvəz-s] : [***benhuec*** 1499] n.m. (pl. **benvijo(u)** [ben'viːʒ(o/u)] **binvijou** [bin'viːʒu] **beñvïou** [bɛn'viw]) ; Outil / Instrument

✗ *syn.* : ***oustilh***

**Ga ur benves** : Avec un outil *(Laz)* ; **Benvijou mad** : De bons outils *(Poullaouen)* ; **Med ma'hat neugn kime ur rumm benvijo anê** : Mais ils n'avaient probablement qu'une seule catégorie d'outils *(Landelo)* ; **Pé vije gwelet ur weenn-bin 'h eemp da-beked ene 'ha da glask benvijou da c'hoa(r)i** : Lorsqu'on voyait un pin, nous allions jusqu'à là ma foi pour chercher des ustensiles pour jouer *(Skrigneg)* ; **Ha oa deuet Jañ-Maï ga i benvijou, eñstal(et) ar bank-artisan ba'r grañj** : Et Jean-Marie était venu munis de ses outils, l'établi fut installé dans la grange *(Kleden)* ; **Oh ya ! Ur bosser ha' vise daw 'h o(be)r tro-kêr ar mo(d)-se na êr da gaoud binvijou lemm !** : Oh oui ! Un tueur mobile qui devait ainsi faire le tour les villages avait besoin d'avoir des instruments aiguisés ! *(Kareis)*

**BEOL** [bewl] : [***beaul*** 1499] n.f. (pl. **-iou** [be'olju]) ; Auge de pierre (pour les eaux sales) / Baille

✗ *syn.* : ***komm, lower***

**An dra-he zo ur veol** : C'est une auge de pierre *(Karnod)*

**BEP / BEB** : ad. ; Chaque (cf. **pep / peb…**)

**BEPRED / BOPRED** : ad. ; Toujours (cf. **papred**)

**BER** [beːr] : [***ber*** 1499] n.m. (pl. **-iou** ['berju]) ; Broche

✗ *syn.* : ***brochenn***

**Ur pi-moc'h poahet deus ar ber** : Un cochon cuit à la broche *(Poullaouen)*

**BERAD** ['beːrəd-t] ['bɛrəd-t] : [***berat*** 1689] n.m. (pl. **-ou** [be'rɑːdu] [bɛ'rɑːdu]) ; Goutte (de)

✗ *syn.* : ***banne, bannac'h, takadenn, pikadenn*** ; & *cf.* : ***diverañ***

**Ur berad-dour** ['beːra'duːr] : Une goutte d'eau *(Lannedern)* ; **Berad e-bed !** : Pas une goutte ! *(Poullaouen)* ; **Pedam ur berad-kafe, ur flipad** : Ou-bien une goutte de café, un petit coup *(Laz)*

➢ **Berad-avel e-bed** : Pas un brin de vent ; **Aes é fenoñs, kar n'eus ket berad-a'el 'bed** : C'est facile aujourd'hui, car il n'y a pas un brin de vent *(Plouïe)*

**BERADENN** [be'rɑːdən] : [***beraden*** 1659] n.f. (pl. **-ou** [bera'dɛnu]) ; Gouttelette / Coulée

**An dra-he na gwraet 'vel ur veradenn-ïoul** : Ça avait fait comme une gouttelette d'huile *(Poullaouen)*

**BERAÑ** ['beːra] : [***beraff*** 1499] vb. ; Couler / Goutter / Suinter

✗ *syn.* : ***diverañ, redeg***

◆ Goutter ; **Lak ar varrikenn war hi ginou 'vid leusken 'nèi da verañ** : Mets la barrique à plat pour la laisser goutter *(Poullaouen)*

◆ Suinter ; **Berañ ra ar jistr** : Le cidre suinte *(Poullaouen)*

**BERED / BÈRED** ['beːrəd-t] ['bɛːrəd-t] : [***bezret*** 1565-68] n.f. (pl. **-ou** [be'reːʒu] [bɛ'rèːʒu]) ; Cimetière

✗ *cf.* : ***be, ilis, men-be***

**Heus ket gwelet ar berejou ?** : Tu n'as pas vu les tombes *(Poullaouen)* ; **Chomet oan da gont ar gaos ba'r vered** : J'étais resté discuter dans le cimetière *(Poullaouen)* ; **Oa ket pell, pugur oa fass d'ar vèred à chom !** : Il n'était pas loin, puisqu'il habitait en face du cimetière ! *(Skrigneg)* ; **Ken noa bec'h an dud da chom en o sa ba'r vered kozh** : Tant et si bien que les gens avaient des difficultés à rester debout dans le vieux cimetière *(Kergrist)* ; **Me na ur mab i chom barzh Ponvel just kichenn an ilis hag ar vered** ['vɛːrəd-t] : J'avais un fils habitant à Plounevézel juste à côté de l'église et du cimetière *(Skrigneg)* ; **Pé na tap(et) ar panerad sivi-se oa aet-kuit gantoñ ha oa aet da guz 'nèoñ ba ar vered** : Lorsqu'il chopa ce panier de fraises, il partit et alla le cacher au cimetière *(Ar Fouilhez)* ; **Me(d) park-an-dorzh vise gwraet deus bèred Karnoed, me(d) se sinifi ket lar vé gwraet park-an-dorzh deus-alêne** : Mais on appelait « park-an-dorzh » le cimetière de Carnoët, mais ça ne signifie pas que ce lieu s'appelle « park-an-dorzh » *(Ponvel)*

**BERN** [bɛ̀(ː)rn] : [***bern*** 1499] n.m (pl. **-iou** ['bɛ̀rnju] ['bɛ̀rɲu] / **-ien** ['bɛ̀rɲən]) ; Amoncellement / Tas / par ext. Foule / & ad. Énormément / **BERNIG** ['bɛ̀rnig-k] : n.m. (pl. **-ou** [bɛ̀r'niːgu]) ; Petit tas

✗ *syn.* : ***béc'hiad*** ; *syn. ad.* : ***abominabl, benbern, heleizh***

◆ Amoncellement ; **An de-all oan aet da lojañ koat, koat ma ur bern maes ha ma c'hoant da lojañ ar c'hoat ba'r loch** : L'autre jour j'étais allée ranger du bois, j'avais un amoncellement de bois dehors et j'avais envie de ranger le bois dans la cabane *(Plouïe)*

◆ Énormément / Tonne de ; **Oh amañ zo ur bern vïou !** : Oh il y a ici énormément d'œufs *(Landelo)* ; **Ba bord ar c'hanol zo ur bern heles(tr)** : Il y a énormément d'iris au bord du canal *(Karais)* ; **Berniou-labour neugn d'o(be)r** : Ils ont énormément de travail à faire *(Poullaouen)* ; **Na ket ur bern c'hoant da gaoud** : Il n'avait pas énormément envie d'avoir *(Poullaouen)* ; **Holala ! Bern tud ba'n eureujou !** : Holala ! Énormément de gens dans les noces ! *(Ponvel)* ; **Ur bern da'nê zo aet-kuit dijar** : Énormément d'entre deux sont déjà partis *(Speied)* ; **Bern dac'h ma re ra memes poues gate** : Énormément des miennes font le même poids qu'elles *(Speied)* ; **D'ar mar(e)-t(e) vise ur bern labour ga'r loned** : À cette époque il y avait une tonne de travail à cause des bêtes *(Karais)* ; **Berniou zo ase neu'n, ba toud ar plassou nïent ket laret mem-mod 'è !** : Il y en a alors énormément, ils ne sont pas dits non-plus de la même façon partout ! *(Plourac'h)* ; **Ur gwinigell zo ha neu'n gwinigelled neu'n a vé laret ma zo ur bern** : Il y a une hirondelle et alors on dit des hirondelles s'il y en a énormément *(Plourac'h)* ; **Me(d) ma zileuñiè an dour, 'benn-ne(u)'n vis(e) dour, ur bern dour heñ !** : Mais si l'eau débordait, c'est que pour-lors il y avait de l'eau, énormément d'eau hein ! *(Kareis)*

◆ Foule ; **Meus choñj, din oa ur bern hañ ! Kalz oamp paotr-powr !** : Je me rappelle que pour moi il y avait foule hein ! Nous étions beaucoup de gens mon pauvre *(Plouïe)*

◆ Petit tas ; **Lod vije delc'het 'nê ha vïe gwraet berniou bihen, amañ vije gwraet bernigou bihen deusoute** : Certains les gardaient et faisaient des petits tas, ici on en faisait des tout petits tas *(Berrien)* ; **Ha pa oa erro mad, pé oa sec'h a-walc'h vise cherret, vise gwraet berniou ba'r prad, berniou bihen** : Et quand il était bon, quand il était suffisamment sec on le ramassait, on faisait des tas dans le pré, des petits tas *(Berrien)*

◆ Tas ; **Ba-kreis ar bern** : Au centre du tas *(Plouïe)* ; **Berniou mouar** : Des tas de mûres *(Pleiben)* ; **Berniou-tud** : Des tas de gens *(Poullaouen)* ; **Lod a ree berniou** : Certains faisaient des tas *(Berrien)* ; **Divegañ ar bern** : Écrêter le tas *(An Uhelgoat)* ; **Ar bern plous oa bras, hir hañw, ya** : Le tas de paille était grand, il était long oui *(Plouïe)* ; **Lod a ree berniou rond ba'r park** : Certains faisaient des tas ronds dans le champ *(Berrien)* ; **Ar re oa tre ba-kichenn ar bern plous** : Ceux qui étaient juste à côté du tas de paille *(Plouïe)* ; **Ahe (e)ma ar bern keuneud** : Le tas de petit bois est là *(Pleiben)* ; **Goude vije gwraet berniou ma vïe fall an amzer** : Ensuite on faisait des tas si le temps était mauvais *(Berrien)* ; **Oa ket, ur penn d'ar bern oa chomet mad** : Non, un pan du tas avait été épargné *(Plouïe)* ; **Go(u)de-se vïe gwraet bernien a(r) mo(d)-se** : Ensuite on faisait des tas comme ça *(Speied)* ; **A-wechou, pé vïe kistïon da sevel plous uhel war ar bern** : Parfois, lorsqu'il était question de lever haut la paille sur le tas *(Plouïe)* ; **Berniou-foenn vise gwraet un tok da lak war'naoñ** : On faisait un chapeau pour coiffer les tas de paille *(Berrien)* ; **Ur skeul ba bep tu d'ar bern evid chet an dour dre war-horr(e)** : Une échelle de chaque côté du tas pour jeter l'eau par le dessus *(Plouïe)* ; **Ha seto vïe daw musul(iñ) ar bern plous, musul(iñ) ar bern foenn...** : Et il fallait donc mesurer le tas de paille, mesurer le tas de foin... *(Sant-Wazheg)* ; **Oh, pass ur bern petramant neuhe vi ket (e)vid delc'hen (a)naoñ goud(e)** : Oh, pas tout un tas ou alors tu ne pourras plus le tenir après *(Skrigneg)* ; **Ga krogou mamp distantet ar plous, mad, toud deus ar bern** : Munis de crocs nous avons bien aéré la paille du tas *(Plouïe)* ; **Deus an hañw oa, berniou-teil oa hag ar poullou-haoueenn hag a zespugne i vrozh en-dro daoñ** : C'était l'été, il y avait des tas de fumier et des mares de lisier et il ramassait sa robe autour de lui *(An Uhelgoat)* ; **Ma vis(e) gwraet ga'r vorc'h, vis(e) daw lak(ad) ar voenn, despun (a)naoñ ga'r rastell, andenn(iñ) (a)naoñ ha 'h o(be)r berniou pé vis(e) sec'h** : Si on faisait à la fourche, on devait mettre le foin, le ramasser au râteau, le faire en andains et faire des tas lorsqu'il était sec *(Kleden)* ; **Hag ar bern plous-all oa ba tal i gichenn (a)nèoñ ha oa bet gall ampech an tan d'ond ba'r bern plous mad war-lerc'h 'è** : Et l'autre tas de paille était à côté de lui et après on n'avait pas pu non-plus empêcher le feu de prendre dans le bon tas de paille *(Speied)* ; **Ga'n dra-he meus chañs pedur beb pla, me meus ahe his-se be(r)niou-teil ha be(r)niou teil-kozh** : J'ai de la chance avec ça puisque chaque année, j'ai là-même des tas de fumier et des tas de vieux fumier *(Skrigneg)* ; **D'ar mare-se oa ket hangariou da lak ar plous (e)vel zo bremañ, toud ar plous ha toud ar foenn vije gwraet bernien deusoute maes** : À cette époque-là il n'y avait pas de hangars pour mettre la paille comme il y a maintenant, on faisait des tas de toute la paille et de tout le foin dehors *(Plouïe)* ; **Ha vije gwraet ur pezh bern gante ha vije lakeet raden war-hourr(e) blam d'ampech ar glô d'ond barzh ha n'ee ket ar glô** : Et on en faisait un énorme tas et recouvrait de fougères pour empêcher l'eau de pénétrer et la pluie ne passait pas *(Skrigneg)*

➢ **Bern douar-gôed** : Taupinière ; **D'ar mar(e)-te vïe kalz berniou douar-gôed ba'r parkeier ha nin ree heñchou !** : À cette époque il y avait beaucoup de taupinières dans les champs et nous (en) faisions des routes !

*(Plonee)* ; **Ma 'h ee ba'r berniou douar-gôed petram ma skôes ba'r lann, ar valc'h na droc'he ket kén** : Si elle allait dans les taupinières ou-bien si tu cognais dans l'ajonc, la faux ne coupait plus *(Berrien)*

- **Bern-ha-bern** ['bɛ̀rna'bɛ̀rn] : ad. ; Tas après tas *(Poullaouen)*
- **Bern kaoc'h-saout** : Bouse de vache ; **Ar c'hwil-koc'hêr, an hini vise ba ur bern kaoc'h-saout** : Le bousier, celui qui était dans une bouse de vache *(Lokarn)* ; **Visent friket ga ar boutou pa vise ka(v)et war ur bern kaoc'h-saout** : On les écrasait avec nos chaussures lorsqu'on en trouvait sur une bouse de vache *(Lokarn)* ; **Ha un' oa bet 'lak(ad) un orjelenn dèoñ ba-treus ar winojenn ha 'lak(ad) ur bern kaoc'h-saout deuh a-raog ba'n tu-all** : Y en a un qui était allé lui mettre un fil en travers du sentier et mettre une bouse de vache sur le devant de l'autre côté *(Brennilis)*
- **Despugnet an heol ba'r bernien foenn** : Le soleil est ramassé dans les tas de foin (pour le foin mis en tas avant la pluie) *(Plouïe)*
- **Gwaskañ ar bern** : Tasser / Ensiler le maïs *(Poullaouen)*
- **Ha oa bet a vije ur bern** : Et fut un temps où il y en avait énormément ; **N'eus ket kalz kin 'è hañ ! Ha oa bet a vije ur bern, paot(r)-kaezh ! Ha vé ket gwel(et), kajimant, kin** : Il n'y en a plus beaucoup non-plus hein ! Et fut un temps où il y en avait énormément, mon pauvre ! Et on n'en voit quasiment plus *(Skrigneg)*
- **In berniou** : En tas ; **Hag ar re-s(e) vije laket in berniou ha vijent karget ha vijent laket dindan ar saout wechou** : Et on les mettait en tas, on les chargeait et on les mettait sous les vaches parfois *(Plourac'h)*
- **Komañs ar bern** : Commencer le tas / (fig.) Économiser ; **Lod gomañse ar bern** : Certains commençaient à économiser *(Plouïe)*
- **Mell-bern + n.** : Énorme tas de / Très gros tas de ; **Deut voa ur mell-bern keuneud, paot-powr, ur mell-bern fagod** : Un énorme tas de branchages apparut, mon pauvre, un énorme tas de fagots *(Plonee)* ; **D'o(be)r ur mell-bern koat u(he)l-u(he)l ha-toud !** : Pour faire un énorme tas très-très haut et tout ! *(Kleden)*
- **Pass (ur / ar) bern** : fig. Pas des masses ; **Poan na ket ur bern, med oa ket (e)vid kerzhed** : Mal, il n'avait pas des masses, il ne pouvait pas marcher *(Lokarn)* ; **Med douar du vé ket klêt kaos kalz heñ ? Pass ar bern !** : Mais on n'entend pas trop parler de terre noire hein ? Pas des masses ! *(Kleden)*
- **Se zo ur bern !** : C'est énorme ! ; **Ba'r mar(e)-se, 'viton pemp war'n-ugent devezh-arad, se oa ur bern !** : À cette époque, pour moi vingt-cinq demi-hectares (12,5 h.), c'était énorme ! *(Pluskelleg)*
- **Ur bern deus** : Une bonne surface de ; **Ha ma vis(e) gwraet un tamm plass daoñ, hezh zerc'hè da ledañ ha' zourè ur bern deus ar prad** : Et si on lui faisait un peu de place (à l'eau), elle continuait de s'étaler et elle irriguait une bonne surface du pré *(Kareis)*
- **Ur mil-bern tud** : Quantité de gens ; **An dra-he zo toud : Un antrepris rà labour d'ur mil-bern tud !** : C'est un tout : Une entreprise donne du travail à quantité de gens ! *(Lannedern)*

**BERN-TEIL** [bɛrn'tɛj(l)] : n.m. (pl. **berniou-teil** ['bɛrɲu,tɛj(l)]) ; Tas de fumier / & fig. Qqn. qui en fait des tonnes

✗ *syn. fig.* : ***fougassenn*** ; & *cf.* : ***teil***

◆ Tas de fumier ; **Chet an dra-he war ar bern-teil !** : Jette ça sur le tas de fumier ! *(Plouïe)* ; **Wichou ba'h ar feurmiou gwich-all, pa vije gwraet ur bern-teil, lod a zestume toud o loustoni ba'h kreis ar bern-teil d'ablam da lar(e)d vije kalz a deil ! Ha ba'r c'hreis vich(e) kemed loustoni !** : Parfois dans les fermes autrefois, lorsqu'on faisait un tas de fumier, certains ramassaient toutes leurs saloperies au centre du tas du fumier pour dire qu'il y avait beaucoup de fumier ! Et au milieu il n'y avait que des saloperies ! *(Skrigneg)*

◆ *Qqn.* Qui en fait des tonnes ; **Hezh so ur bern-teil !** : Il en fait des tonnes ! *(Plouïe)* ; **Un ambarasser, heñ zo ur bern-teil** : Un frimeur, il en fait des tonnes *(Laz)* ; **Hezh so ur fougassenn ! Ur bern-teil !** : C'est un prétentieux ! Il en fait des tonnes ! *(Skrigneg)*

**BERN-WAR-VERN / VERN-WAR-VERN** : [***bern-var-vern*** 1877] ad. ; Entassé (-e) l'un sur l'autre

**BERN** [bɛrn] : [***bern*** 1992] n.m ; Importance / Important

✗ *syn.* : ***forz, foutr***

**N'eus ket gwelet bern e-bed ken a refe gwall** : On n'a rien vu d'important jusqu'à ce qu'il y ait délit *(An Uhelgoat)*

**BERNER** ['bɛ̀rnər] : n.m. ; Juge (cf. **barner**)

**BERNIAÑ** ['bɛrɲə] : [***bergnaff*** 1499] vb. ; Empiler / Entasser / Mettre en tas / Tasser

◆ Empiler ; **Berniañ traou** : Empiler des objets *(Poullaouen)*

◆ Entasser ; **Berniañ ree bagoniadou traou deus war-horr(e)** : Il entassait des chargements de déblais du sommet *(Poullaouen)*

◆ Faire (un /des) tas de ; **O verniañ koat (e)ma** : Il est en train de faire un tas bois *(Berrien)* ; **Hezh vïe berniet e kenkas a teufe ar glô** : On en faisait des tas au cas où il pleuvrait *(Plouïe)* ; **Sete (e)vi(d) ar gooñ a zo gwraet koat, sete bremañ (e)ma ar moman da zigass anê deuh ar yêr, da verniañ (a)nê, da veañ ba'h an di-zour (e)vi(d) ar gooñ** : Donc pour l'hiver on fait du bois donc c'est maintenant le moment de les ramener de la maison, d'en faire des tas pour qu'ils soient à l'abri de l'eau pour l'hiver *(Skrigneg)*

◆ Mettre en tas ; **A-wechou vije berniet ar voenn, pugur vije owen dig-eñw teufe ar glô, pe an a(v)el, pe fout-petra war'nê** : Parfois on mettait le foin en tas, car on avait peur que la pluie, le vent, ou quoique ce soit ne vienne dessus *(Plouïe)*

**BERNOUD** ['bɛrnud-t] : [***bernout*** 1732] vb. ; Importer

✗ *syn.* : ***ober forz, ober foutr***

**Meus ket joñjet dac'h e hano kin, med vern ket !** : Je ne me souviens plus de son nom, mais qu'importe ! *(Kleden)* ; **Ar melchen-glas ar mo(d)-s(e), vern ket pegen dru, n'é ket mad d'o(be)r voenn da hè, d'ar loned !** : Ainsi le trèfle des prés, peu importe à quel point il est gras, il n'est pas bon pour leur faire du foin, aux bêtes ! *(Kleden)*

**BERR** [bɛ(:)r] [ber] : [gaul. ***berros*** ; vx. br. ***berr***] ad. ; Court (-e) / Bref (brève)

✗ *m. comp.* : ***boutou-berr***

◆ Bref (brève) ; **Ar vuhe zo berr** : La vie est brève *(Poullaouen)*

◆ Court (-e) ; **Ba-kreis ar goañw, ahe oa berroc'h an de** : En plein hiver, là le jour est plus court *(Kergloff)* ; **Oh ! Hir vé lod 'nê, lod vé berr 'e, bep seurt mod** : Oh ! Certains d'entre eux sont longs, certains sont courts également, de toute sorte *(Poullaouen)* ; **Me droc'h 'nê berr-mat ya, ar c'hontrel 'n-hin' é : sul-vïañ ma vent berr, gwell-a-se !** : Je les coupe bien courts oui, c'est le contraire : Plus ils sont courts, mieux c'est ! *(Skrigneg)*

➢ **An arc'hant é berr o lost** : L'argent part vite / On en voit vite le bout

➢ **Be berr war'naoñ** : Être à bout de souffle ; **Oh daon ! Te zo berr war'han(ou)t-te !** : Oh damnation ! Tu es à bout de souffle ! *(Berrien)*

➢ **Be tapet berr** : Être pris de court ; **Me vên ket tapet berr ga ma c'hoñchou na ga mann e-bed pa'n ti !** : Je ne suis pas pris de court dans mes comptes ni dans rien du tout dans la maison *(Plourac'h)*

➢ **Berr e lost** : Pauvre ; **Hezh é berr e lost** : Il est pauvre *(Plouïe)*

➢ **Berr war e labour** : En retard dans son travail *(Plouïe)*

➢ **Douar berr** : Terre légère *(Plourac'h)*

➢ **Ka(v)oud berr an amzer** : Trouver le temps court ; **Berr a gachen an amzer, sete me ma laret ya dèi dizhtu !** : Je trouverais le temps court, je lui ai donc tout de suite dit oui *(Skrigneg)*

➢ **Ka(v)oud berr e amzer** : Ne pas voir le temps passer ; **Med me gave berr ma amzer neuhè é c'hoa(r)i akordeoñ** : Mais je trouvais alors le temps court à jouer de l'accordéon *(Skrigneg)*

➢ **Kaoud bisïed berr** : Être radin sur la nourriture ; **Houzh neus bisïed berr** : Elle est radine sur la nourriture *(Plouïe)*

➢ **Tennañ plous berr** : Tirer à la courte paille ; **Oa ket red tennañ plous berr neu'n !** : Il ne fallait pas tirer à la courte paille alors ! *(Poullaouen)*

➢ **Teod hir / Ha dorn berr** : Longue langue / Et main courte (c-à-d. Il parle beaucoup, mais il donne peu) *(Plouïe)*

**BERR-HA-BERR** ['bɛ̀ra'bɛ̀r] : [***berr ha berr*** 1847] ad. ; Brièvement

**BERRAAD** [bɛ'rɑ:d-t] : [***berrhat*** 1530] vb. (p.p. **-êt** [bɛ'rɛ:d-t]) ; Abréger / Raccourcir

✗ *cf.* : ***kourtañ***

◆ Raccourcir ; **An de oa komañset mat da verraad** : Le jour avait commencé à beaucoup raccourcir *(Poullaouen)* ; **Goude Gouel-Yann a gomañs an de berraad** : Après la fête de la Saint-Jean les jours commencent à raccourcir *(Plouïe)*

**BERRANAL** [bɛ̀r'ɑ̃:nəl] : [***berr-halan*** 1633] ad. & n.m. ; Asthme / Essoufflé (-e) / Essoufflement / Asthmatique / Poussif (-ve) / Au souffle court

✗ *syn.* : ***berr war'naoñ, foeñw*** ; & *cf.* : ***anal, berr***

**Hezh zo berranal !** : Il est essoufflé *(Lannedern)* ; **E(rr)o oa ar berranal dèi** : Elle n'avait plus de souffle (âge) *(Poullaouen)* ; **Vounnis tàe ar berranal d'an dud** : Les gens s'essoufflaient vite *(Poullaouen)*

➢ **Be ga'r berranal** : Souffrir d'asthme ; **Heñ oa ga'r berranal** : Il souffrait d'asthme *(Poullaouen)*

**BERREG** ['bɛrɛg-k] : [***berrecq*** 1732] ad. ; À court / À la bourre / De court / En retard

✗ *syn.* : ***berr war, dale, dilañs, tapet divêd***

**Mi oè berreg un tamm** : J'étais un peu à la bourre *(Kergrist)*

➢ **Be tapet berreg** : Être pris de court ; **Tapet out berreg** : Tu es pris de court *(Poullaouen)*

**BERRJAVED** [bɛ̀r'ʒɑ:vəd-t] : [***berrjaved*** 1958] ad. ; Prognathe / Qui a la mâchoire supérieure courte

✗ *cf.* : ***berr, javed***

**Berrjaved é un tamm** : Il est un peu prognathe *(Berrien)*

**BERRVEL** ['bɛrvel] : [***berr-wél*** 1821] ad. ; Myope

✗ *cf.* : ***berr, gwel***

**BERRVELED** [bɛr've:ləd-t] : [***berr-veled*** 1732] n.m. ; Myopie

✗ *cf.* : ***berr, gweled***

**BERVADENN** [bɛr'vɑ:dən] : [***bervadenn*** 1821] n.f. ; Bouillon (et/ou) Ébullition (valeur singulative) / par méton. Lessive / fig. Fille soupe au lait

✗ *syn.* : ***berw***

**Houzh so un tamm bervadenn, 'benn 'dàer-hi a(r) mo(d)-s(e), un tamm traou berved** : C'est une espèce de soupe au lait, lorsqu'elle s'emporte comme ça, une espèce de chose bouillante *(Laz)*

➢ **Ober ur vervadenn** : Faire une lessive ; **Ar c'hached oa c'hoazh 'vidoc'h pass 'n-im hwlebiñ ba'r wézh, pé vïe gwraet ur vervadenn** : Il y avait encore la caisse pour que tu ne te mouilles pas dans le ruisseau, lorsqu'on faisait une lessive *(Laz)*

**BERVED** ['bervɛd-t] : [***beruet*** 1499] ad. ; Bouillant (-e) / Bouilli (-e) / Qui bout

➢ **Dour berved** : (de l') Eau bouillie ; **Hag ar yar tre hom-diw ahe ha pleuet hei ! Gast ! Med mamp ket laket 'nèi ba dour berved na mann e-bed hañ !** : Et la poule là entre nous deux et nous la plumions ! Putain ! Mais nous ne l'avions pas mise dans le l'eau bouillie ni rien hein ! *(Karnod)* ; **Gwich-all oa ket lousow(et) na traou, me(d) p(a) vije c'hoant da zisparissiñ 'nê : Lakad dour berved war'nê vije gwraet** : Autrefois on ne traitait pas ni rien, mais lorsqu'on voulait les faire disparaître, on leur mettait de l'eau bouillie dessus *(Skrigneg)*

**BERVETENN** [bɛr'vɛtən] : n.f. (pl. **-ou** [bɛrvɛ'tɛnu]) ; Enfant frétillant / Personne remuante / Pile électrique (fig.)

✗ *syn.* : ***bresser, breskenner, fisouler***

**Hemañ zo ur vervetenn !** : C'est une personne remuante ! *(Plouïe)*

**BERVIÑ / BIRVIÑ** ['bɛrvi] ['birvə] : [***biruiff*** 1499] vb. ; Bouillir / Être en effervescence (dans l'eau) / Fondre (plomb) / Pétiller (fermentation)

✗ *m. comp.* : ***rewr-berved***

◆ Bouillir ; **Birv an dilhad** : Bouillir le linge *(Lannedern)* ; **Ar ludi zo mad 'vid birviñ an dilhad** : La cendre est bonne pour bouillir le linge *(Skrigneg)* ; **An dra-he vije bervet, houzoh walc'h** : On bouillait ça, vous savez bien *(Skrigneg)* ; **Ar soubenn vé deja un eur raog da virviñ** : La soupe est déjà une heure avant à bouillir *(Skrigneg)* ; **Lak an dour da virviñ izhpenn un eur** : Faire bouillir l'eau plus d'une heure *(Ponvel)* ; **Gwich-all vije bervet an dilhad bord ar rinier, kuit da sklejañ 'nê d'ar yêr** : Autrefois on bouillait le linge au bord de la rivière, afin d'éviter de les traîner jusqu'à la maison *(Skrigneg)* ; **Ah ya pe berv 'nê vïe gwraet hañ ! Berv ar laezh, pass laezh dïenn hag-all toud, nann, laezh-dïennet hañ !** : Ah oui ou-bien on les bouillait hein ! Bouillir le lait, pas du lait entier, non, du lait écrémé hein ! *(Kolloreg)* ; **Raog an dra-he neuhe vïent livet, vïent birvet 'bar(z)h vïe lakeet ar liw ! Ha vïe birv' ba ur mell chidour(e)nn ah(e) !** : Ils (les bas) étaient teints alors avant ça, on les bouillait avant de mettre la teinture ! Et ça bouillait là dans un énorme chaudron ! *(Kolloreg)* ; **Pé teue d'ar yêr, visent laket da virviñ ! Raog kreis-te, p(a) oa bet 'tistronkañ 'nê, zebe hi lein ha goud(e) 'h ee da riñsañ 'nê pé nïent bervet** : Lorsqu'elle venait à la maison, elles les mettaient à bouillir ! Avant-midi, lorsqu'elle était allée les essanger, elle mangeait son dîner et après elle allait les rincer lorsqu'ils avaient bouillis *(Karnod)*

◆ Être en effervescence (dans l'eau) ; **Ar c'hached virv ba'n dour** : Le cachet est en effervescence dans l'eau *(Poullaouen)*

◆ Fondre (plomb) ; **Plom bervet** : Du plomb fondu *(Poullaouen)*

◆ Pétiller (fermentation) ; **Chom a rey ar jistr da boussad, da virviñ** : Le cidre va rester pousser, pétiller *(Kleden)* ; **Hi-hun a lare dit 'ta ! Pa weles an traou wenn 'tond er-maes e ouïes lar verve !** : Il te le disait lui-même (le cidre) ! Lorsque tu voyais du blanc (mousse) sortir, tu savais qu'il fermentait ! *(Skrigneg)* ; **Ur bont-koat vije lakeet, me(d) pass duzhtu ! Daw oa leusken 'nèi da virviñ a-raog** : On mettait une bonde en bois, mais pas tout de suite ! Il fallait le laisser fermenter avant *(Skrigneg)*

➢ **Birviñ evel ar laezh** : Être soupe au lait ; **Hezh a verv 'vel ar laezh** : Il est soupe au lait *(Plouïe)*

➢ **Birviñ 'vel merien** : Grouiller comme des fourmis *(Poullaouen)*

➢ **Birviñ ra an heol** : Le soleil provoque des mirages de chaleur (m-à-m. bouillir fait le soleil) ; **Pe-sort mod ?! Birv(iñ) ra an heol 'ta !** : Comment ça ?! Tiens le soleil provoque des mirages de chaleur ! *(Kleden)* ; **Wa(r) 'n hent vis(e) gwel(e)t alïes ha gwel a ret papred ! 'Benn wel(e)h an dra-s(e), an heol 'virviñ ahe...** : On voyait ça souvent sur la route et tu vois encore ! Quand tu vois ça, le soleil provoquant des mirages de chaleur... *(Kleden)*

➢ **Lakad *udb.* da virviñ** : Faire bouillir *qqchose* ; **War-lerc'h, lod lakè o re da virviñ, med lod a reegn ket (a)nê heñ !** : Ensuite, certains faisaient bouillir les leurs, mais certains ne les faisaient pas hein ! *(Kareis)* ; **Hag vije laket an dour da virviñ war an tan ha vije laket teir batoenn vras barzh** : Et on faisait bouillir l'eau sur le feu et on y mettait trois patates *(Kallag)*

➢ **Mis c'hwevrer zo gouest da lakad un tu deus ar pod-fer da virviñ hag an tu-all da skorniñ** : Février est capable de bouillir la marmite d'un côté et de geler l'autre *(Plouïe)*

**BERW / BERV** [bɛrw] [bɛrv] : [***beru*** 1499 ; ***berò*** 1633 ; ***berw*** 1716] ad. ; Bouillant / Bouilli & n.m. Ébullition / Bouillon / Bouillonnement / Fermentation (cidre)

◆ Fermentation ; **Ar jistr, goude an eil berv** : Le cidre, après la seconde fermentation *(Poullaouen)*

➢ **Ober ur berv da *udb.*** : Faire un bouillon à *qqchose* ; **Hag a vije debet ar bevin ! Nije poahet ba'n dour, pugur vije gwraet ur berv daoñ, vije lakeet ba'r soubenn ! Ha vije debet neuhe ar soubenn gig-sall neuhe** : Et on mangeait le maigre ! Qu'on avait cuit dans l'eau, puisqu'on lui faisait un bouillon, on mettait dans la soupe ! Et on mangeait alors la soupe au lard *(Berrien)*

➢ **Tomm-berw** : Bouillant de chaleur *(Poullaouen)*

➢ **Toull ar berw** : Le meilleur d'un bouillon *(Poullaouen)*

➢ **Ur c'hwesenn verw war'naoñ** : Tout en sueur ; **Ur c'hwesenn verw zo war'ha(n)on** : Je suis tout en sueur *(Poullaouen)*

**BES** [be:z-s] : n.m. ; Doigt (cf. **bis**)

**BESKELL** ['beskəl] : [***besqell*** 1732] n.f. (pl. **biskilli** [bis'kili]) ; Sillon oblique

✗ *syn.* : ***beskodenn*** ; & *cf.* : ***ant, boem, erw***

**Lakad ar boem war-eñwn, nompass ober biskilli** : Tracer le sillon droit, de pas faire de sillons obliques *(Plouïe)* ; **Med vise ket kalz biskilli gwech e-bed amañ, dow pe dri beskell vije** : Mais il n'y avait jamais de sillons obliques ici, il y avait deux ou trois sillons *(Plouïe)* ; **A-wechou vije red ober biskilli, pugur ur penn deuh ar park vije leden hag ar penn-all vije kalz moannac'h** : Parfois on devait faire des sillons obliques puisque un bout du champ était large et l'autre bout beaucoup plus étroit *(Plouïe)*

**BESKENN / BISKENN** ['beskən] ['biskən] : [***besquen*** 1464] n.f. (pl. **-ou** [b(e/i)s'kɛnu]) ; Dé (à coudre)

**Ur veskenn da wrïad** : Un dé à coudre *(Poullaouen)* ; **Ur veskenn vije ganti da heurt ar pass-gwlan da basseal 'naoñ** : Elle avait un dé pour pousser le passe laine pour le passer *(Skrigneg)*

**BESKENNAD** [bes'kɛnəd-t] : [***beskennad*** 1931] n.f. (pl. **-ou** [beskɛ'nɑ:du]) ; Contenu d'un dé (de) / Doigt (de)

**Ur veskennad-dour** : Un tout petit peu d'eau *(Poullaouen)*

**BESKODENN / BISKODENN** [bes'ko:dən] [bis'ko:dən] : [***beskodenn*** 1992] n.f. (pl. **biskodou** [bis'ko:du] **biskidi** [bis'ki:di]) ; Sillon oblique / & pl. Bouts courts (les endroits qu'il faudra faire en dernier dans un champ à labourer)

✗ *syn.* : ***beskell*** ; & *cf.* : ***ant, boem, erw***

◆ Bouts courts ; **Ar biskidi zo bet distrujet (a)boe ar *remembrement*** : Les bouts courts (dans les champs) ont été détruits depuis le remembrement *(Poullaouen)*

◆ Sillon oblique ; **N'eus ket ken biskodou, laket toud eñwn !** : Il n'y a plus de sillon oblique, tout est rectifié *(Poullaouen)*

**BESKORN / BISKORN** [bes'kɔ̀rn] [bis'kɔ̀rn] : [***beskorn*** 1850] ad. ; Qui n'a qu'une corne

✗ *cf.* : ***korn***

**BESKOUL / BISKOUL / BISKOULENN / GWISKOUL** ['beskul] ['biskul] [bis'ku:lən] ['gwiskəl] : [***bescul*** 1464 ; ***bizioul*** 1659 ; ***viscoulen*** 1732] n.f. (pl. **-iou** [b(e/i)s'kulju] **-ed** [gwis'ku:ləd-t]) ; Chenille / Panaris

◆ Chenille ; **Hoñzh so ur wiskoul vras** ['viskəl,vrɑ:z] : C'est une grande chenille *(Skrigneg)* ; **'N-om dortissañ 'vel ur viskoulenn** : Se tortiller comme une chenille *(Poullaouen)* ; **Sell amañ zo 'r bern gwiskouled !** : Regarde ! Ici y a un tas de chenilles ! *(Skrigneg)* ; **Gwiskouled ! Ha be oa re vrassoc'h c'hoazh** : Des chenilles ! Et il y en avait encore des plus grandes *(Skrigneg)* ; **Hag wichou vijemp c'hoa(r)i ga ur bod-koat ga'r gwiskouled ha 'h ampech anê da val(e)** : Et parfois nous jouions munis d'un rameau avec les chenilles, les empêchant de marcher *(Skrigneg)* ; **Ur wiskoul** ['viskəl]**, wichou vije gwraet, vije 'h ampechet 'nèi da val(e), heus ket bet gwel(et) ur machin gwer ah(e) ga blew toud wichou ah(e) ?** : Une chenille, parfois on faisait, on l'empêchait de marcher, tu n'as jamais vu un machin vert plein de poils parfois là ? *(Skrigneg)*

◆ Panaris ; **Ur viskoul oa war hi bis** : Elle avait un panaris au doigt *(Poullaouen)* ; **Hoñzh oa un' rouss gis-se, hoñzh bike hag a ree ur viskoul lec'h nise piket** : Elle était rousse comme ça, elle piquait et ça donnait un panaris là où elle avait piqué *(Lokarn)*

**BESSEL / BESKEL / BEÑSEL** ['bes(k)əl] ['bẽsəl] : [***vessel*** 1499] n.m. (pl. **-iou** [bɛ'selju] [bẽ'selju]) ; Bac / Récipient

✗ *cf.* : ***assïed, bassin, chidouren, gwerenn, kastolorenn, kilhorn, plad, podes, sailh...***

**Pa vé skaotet he beñseliou** : Lorsqu'elle ébouillante ses récipients *(Poullaouen)* ; **Nann, emsa(wo)c'h oa despun 'naoñ ba'h ur bessel-all** : Non, il était préférable de le collecter dans un autre récipient *(Skrigneg)* ; **Ar ju gouïe ba ur beskel ha deuh ar beskel neuhe e'h ee d'ar varrikenn** : Le jus tombait dans un bac et alors du bac, il allait à la barrique *(Skrigneg)* ; **Ga'r loa-bod a vije digoènet ba un tamm bodes pe ur bessel bihen blamed daoñ da yinañ !** : On écrémait à la louche dans une petite bassine ou un petit récipient pour qu'elle refroidisse ! *(Skrigneg)* ; **Sete ba'n drailhér(e)s neuhe vïent drailhet hag a gouïent ba ur beskel ha deuh ar beskel a'h eent war ar pressou(e)r !** : Elles étaient alors donc broyées dans la broyeuse et elles tombaient dans un bac et du bac elles passaient au pressoir ! *(Skrigneg)* ; **Hag un toull neuhe ba'h ur penn hag ahe neuhe dindan an toull-se vije ur bessel hag a gouee ar jistr e-barzh !** : Et alors un trou dans un bout et alors là sous ce trou se trouvait un récipient dans lequel tombait le cidre ! *(Skrigneg)* ; **Hag ar jistr-te neuhe pé vije net ba'h ar bessel, a laron dit ahe his-se, ar varrikenn oa tal-kichenn ga ur pezh hinkin-hou(a)rn hag a vije laket war ar varrikenn !** : Et alors ce cidre lorsqu'il était net dans le récipient, te dis-je là, la barrique était à côté avec un énorme entonnoir que l'on mettait sur la barrique *(Skrigneg)*

**BESSELIER / BECHELIER** [be'sɛljər] [be'ʃɛl(j)ər] : [***beselier*** 1955] n.f. ; Vaisselier

**Ur c'hoar da ma mamm oa ganet pé oa gwraet ar vecheler** : Une sœur à ma mère était née lorsque le vaisselier fut fait *(Lokeored)*

**BESTEOD / BISTEOD** [bes'tɛ̀od-t] [bis'tɛ̀od-t] : [***besteaut*** 1633] ad. ; Bègue

✗ *syn.* : ***saos*** ; & *cf.* : ***peteiañ***

**Hezh so bisteod 'è** : Il est bègue également *(Poullaouen)* ; **E(rr)i ar re-mañ 'ha, paotr-kaezh, brangzeng 'benn oaint e(rr)i ba'h ar mêri, bisteod !** : Ils étaient, mon pauvre, brindezingues avant d'arriver à la mairie, bègues (saouls) ! *(Skrigneg)*

**BESTLENN** ['bestlən] : [cf. vx. br. ***bistl***] n.f. ; Bile / Fiel

**An a(v)i, ar vestlenn, hou(zh) vïe sklap(et)-kuit !** : Le foie, la bile, celle-là on la jetait *(Laz)*

**BET** [bed-t] : [***bet*** 1632] p.p. ; Été, eu (p.p. allé (-e))

✗ *cf.* : ***mond***

**Ha bet out bet ?** : Et tu es allée ? *(Plouïe)* ; **Oa-hañw ket bet ba e wele** : Il n'était pas allé dans son lit *(Kolloreg)* ; **Ah ya, bet int bet, é bet divennet** : ah oui, ils ont été, ça été interdit *(Berrien)* ; **Daon koleet neus dèi, bet é bet warni** : Diable il l'a saillie, il est monté dessus *(Plouïe)* ; **Bet neus bet trizeg pi-moc'h bihen ha neus kimed dowzeg bronn** : Elle a eu treize petits cochons et elle n'a que douze mamelles *(An Uhelgoat)* ; **Bet so tost da bevar mil, tri mil eizh-kant hag un dra bennaket so bet** : Il y a eu près de quatre mille, il y a eu à peu de chose près trois mille huit cent *(Skrigneg)*

- **A-nevez bet** ['neːvə(z),bed-t] : Nouvellement eu ; **Ma mije bet kollet (a)nèi 'ha pé ma 'nevez bet (a)nèi neuhe mije ka(v)et dïaes !** : Si je l'avais perdu ma foi lorsque je l'avais nouvellement eue alors j'aurais trouvé dur ! *(An Uhelgoat)*
- **Bet pell ba** : Resté (-e) longtemps dans ; **Oh ma Doue ! Ni zo bet pell ba'h ar vagajin ! 'Zhpenn un eur, pudur oagn ket kap da choaj, kemend-all a draou 'vel a oa !** : Oh mon Dieu ! Nous sommes restés longtemps dans le magasin ! Plus d'une heure, puisqu'ils étaient incapables de choisir, tellement il y avait de choses ! *(Skrigneg)*
- **Ha oa bet a vije ur bern** : Et fut un temps où il y en avait énormément ; **N'eus ket kalz kin 'è hañ ! Ha oa bet a vije ur bern, paot(r)-kaezh ! Ha vé ket gwel(et), kajimant, kin** : Il n'y en a plus beaucoup non-plus hein ! Et fut un temps où il y en avait énormément, mon pauvre ! Et on n'en voit quasiment plus *(Skrigneg)*
- **Med bet é bet** : Mais il fut un temps ; **Med bet é bet, ar pris ar ferm vise gwraet *en liquide*, ar mod-se vïe laret** : Mais il fut un temps le prix des loyers était fait en liquide, c'est comme ça qu'on disait *(Sant-Wazheg)*

**BETA** ['beta] : prép. ; Jusqu'à (cf. **beked**)

**BETEG / BETIG** ['betɛg-k] ['betig-k] : prép. ; Jusqu'à (cf. **beked**)

**BETE-GOÛD / PETE-GOÛD** [bete'gud-t] [pete'gud-t] : [***bete-gou(zou)d*** 1992] conj. ; Au cas où / De crainte (que) / De peur (que)

✗ *syn.* : ***kad-owen, kenkas***

◆ Au cas où ; **Med me oa intañves pell oa ha houzh na owen pete-goûd mïen klasket ur bonami** : Mais j'étais veuve depuis longtemps et elle avait peur au cas où j'aurais cherché un bon ami *(Skrigneg)* ; **Hag a oan à choñjal sevel dou(a)r dê ha lakad un tamm *voile* warne goude pete-goûd, kar bremañ momp rew c'hoazh hañ !** : Et je pensais les buter et mettre un petit voile dessus après au cas où, car maintenant nous aurons encore du gel hein ! *(Skrigneg)* ; **An uiou vije debet toud, (ne)med-seped ar vamm neuhe selle pete-goûd vije lapoussed barzh enne, houzoh walc'h, ni dape toud !** : On mangeait tous les œufs, si ce n'est alors que maman regardait au cas où il y aurait des oisillons à l'intérieur, vous savez bien, nous prenions tout ! *(Skrigneg)*

◆ De crainte que ; **Bete-goûd teufe an dour** : De crainte qu'il ne pleuve *(Poullaouen)*

◆ De peur que ; **Pé vé ofret un dra mennañket dèi a sell mad pete-goûd ma vefe un dra mennañket en-dro** : Lorsqu'on lui offre quelque chose, elle regarde bien de peur qu'il y ait quelque chose autours *(Skrigneg)*

**BETISS** [be'tis] : n.m. (pl. **-ou** [be'tisu]) ; Bêtise

✗ *syn.* : ***droug, koneri***

**Echou é daoñ ma res ar betiss** : C'en est fini de lui si tu fais cette bêtise *(Poullaouen)* ; **Be zo bet tud fall dalc'h-mad ! Ha tud d'o(be)r betissou !** : Il y a toujours eu des gens mauvais ! Et des gens pour faire des bêtises ! *(Skrigneg)* ; **Oa ket kistïon dèi d'ober betissou ga'r re-all na nitra** : Il n'était pas question pour elle de faire des bêtises avec les autres ni rien *(Landelo)* ; **Lod deus an dud ree betissou hag an dra-he jome wechou pad blavechou, ah ya !** : Certaines personnes faisaient des bêtises et ça restait parfois pendant des années (dans les histoires), ah oui ! *(Lannedern)* ; **Oa ket chom(et) pell ahe his-se pugur an dra-he oa tro-walc'h (e)vi(d) eskeñtañ tud hag ober betissou !** : Il ne resta pas longtemps comme ça puisque c'était suffisant pour esquinter des gens et faire des bêtises ! *(Plouïe)* ; **Pa vije an dud ba'h an dennadeg-patates pe un dra m(e)nnaket, un' bennaket nije c'hoant d'o(be)r ur betiss mo(d)-se ha' 'h ee war ar harzh hag a lake un dra m(e)nnaket pe un tapiss a-dreus hag an dud dije owen ha' 'h ee-kuit 'kreis tenn ar patates gwich-all** : Lorsque les gens étaient dans la journée d'arrachage de patates, quelqu'un voulait faire une bêtise comme ça et il allait sur le talus et mettait quelque chose ou une couverture en travers, ainsi les gens avaient peurs et partait en plein arrachage de patates autrefois *(Skrigneg)*

**BETRABES / BITRABES / PETRABES / PITRABES / BIDRAVES** [be'trɑːbəz-s] [petə'rɑːbəz-s] [p(e/i)'trɑːbəz-s] [bi'drɑːvəz-s] : [***beterabes*** 1992] coll. (sing. **-enn** [(b/p)etra'beːzən] [(b/p)itra'beːzən] sing. pl. **-ennou** [(b/p)etrabe'zɛnu] [(b/p)itrabe'zɛnu]) ; Betteraves

**Ur bilbern pitrabes** : Un amas de betteraves *(An Uhelgoat)* ; **C'hwénnad pitrabes petram (a)val-dou(a)r** : Sarcler les betteraves ou-bien les pommes de terres *(Lannedern)* ; **Me(d) petrabes vije 'mes-tra heñ ! Melladou !** : Mais il y avait quand-même des betteraves hein ! Des énormes ! *(Ar Fouillez)* ; **Stanket é ar bitrabes, poent é distankañ (a)nê** : Les betteraves sont trop serrées, il est temps de les éclaircir *(Plouïe)* ; **Kutuilhañ kaol-pitrabes (e)vid roiñ d'ar saout** : Arracher des fanes de betteraves pour donner aux vaches *(Plouïe)* ; **C'hwénnañ pitrabes, an dra-he oa ur gont-all** : Sarcler les betteraves, ça c'était une autre histoire *(Plouïe)* ; **Poent é tanôaad ar bitrabes hag ar c'harotes** : Il est temps d'éclaircir les betteraves et les carottes *(Plouïe)* ; **Ar betrabes oa mañier poahet ga'n tan** : Les betteraves étaient passablement cuites par le feu *(Speied)* ; **Deut é ar mar(e) da c'hwénnad pitrabes** : Le temps est venu de sarcler les betteraves *(Lannedern)* ; **Me meus lak(et) betrabes ru da boah(ad) ahe gis-se** : J'ai mis des betteraves rouges à cuire là comme ça *(Kleden)* ; **Me meus bet tenn(et) petrabes, digaolañ 'nê ha kargañ 'nê...** : J'ai eu arraché les betteraves, les effaner et les charger… *(Ponvel)* ; **Ur bitrabesenn war-hourr(e) ar boutegad lann pilet** : Une betterave sur le dessus du panier d'ajonc pilé *(Berrien)* ; **Matresse ya ha sklap(et) ur vetrabesenn dê mod-se da hrignad ?** : Peut-être oui et on leur jetait ainsi une betterave à ronger *(Skrigneg)* ; **Ha laket ar rutig hag ar bitrabes da ziskorno en-dro dê-gnt, pugur vïent skorn(ed)** : Et on mettait les rutabagas et les betteraves à dégeler autours d'elles, puisqu'elles étaient gelées *(Lokarn)* ; **Alïes, hè droc'hè ar c'haol, kaol-petrabes, me(d) ar c'haol-petrabes vise ràet dé zibiñ d'ar saout 'è** : Souvent elles coupaient les fanes, fanes de betterave, mais on donnait aussi les fanes de betterave à manger aux vaches *(Kergloff)* ; **Ar bidraves oa dru d'ar mare-se, d'ar mar(e)-se vïe laket kalz teil dê, d'ar bidraves-se !** : Les betteraves étaient drues à cette époque-là, à cette époque-là on leur mettait beaucoup de fumier, à ces betteraves-là ! *(Laz)* ; **Ar pitrabes d'ar c'heseg vije roet en o bezh hañ ! D'ar c'heseg vije ket roet pitrabes troc'het hañ !** : On donnait les betteraves entières aux chevaux hein ! On ne donnait pas de betteraves coupées aux chevaux hein ! *(Berrien)* ; **Pé 'h eer da c'hwénnad pitrabes an heñi oa ar stertañ-toud da zigentañ-toud oa pé teuie yeot ba o dousk** : C'est lorsque l'on va sarcler les betteraves que c'est le plus dur au départ quand l'herbe venait parmi elles *(Plouïe)* ; **Ha pé vïer krog hadañ petrabes, beñ vis(e) un' hadañ 'nê domp ga'n hadéres vihen ahe, un' diw rijenn !** : Et lorsqu'on semait des betteraves, ben il y en avait un qui nous les semait munis du petit semoir, un pour deux rangées ! *(Kolloreg)* ; **Ha karotes vije hadet mesk ar betrabes ! Mesk ar betrabes teuont 'vel mann e-bed ! Ahe vije rar gwel 'nê mankoud !** : Et on semait les carottes parmi les betteraves ! Parmi les betteraves ils viennent comme un rien ! Là il était rare de les voir manquer ! *(Skrigneg)* ; **'Benn vé hadet-hègn ba-tous(k) ar bidraves vé hadet-hègn ba fin mis-ebrel pedam ba komañsamant mis-mae ha vé karotes maleürus neu(he) !** : Quand on les sème parmi les betteraves, on les sème à la fin du mois d'avril ou bien au début du mois de mai et alors on a des énormément de carottes ! *(Laz)* ; **'Benn c'hwénn(añ) ar betrabes vis(e) lak(et) un tr(o)ad berr ba'r boc'h ha 'vi(d) c'hwenn(añ) betrabes oa un teknik dé c'hwenn(añ) (a)nê !** : Pour sarcler les betteraves on mettait un manche court dedans, il y avait une technique pour les sarcler ! *(Kleden)* ; **Ahe vije gwraet braw demp, d'ar mar(e)-se vije gwraet ur tamm man bihen demp ha toud 'vid reiñ betrabes d'ar saout ha 'vid o(be)r kalz a dammou traou !** : Là on nous traitait bien, à cette époque on nous faisait un petit panier pour donner des betteraves aux vaches et pour faire plein de petites choses ! *(Pluskelleg)* ; **As(e) oa ar renk, ale ! Ha vis(e) betrabes penn-a-benn, reèh un taol ar mo(d)-s(e) ras ar betrabesenn hag ar betrabesenn goueiè ah(e) ha reèh un taol-ell ahe gis-se** : Le rang était là, allez ! Et les betteraves étaient d'un bout à l'autre, vous donniez un coup comme ça au ras de la betterave, la betterave tombait là et vous donniez un autre coup là comme ça *(Kleden)* ; **Me meus bet klêt ma c'hoarésed lared, d'ar mar(e)-se vije ket laket kalz a demz ha int bet 'lakad, ba ur vereri tal du-mañ hag int bet 'lakad amo-nitrat ha vije laket gan ur loa vihen da beb bitrabesenn !** : J'ai entendu mes sœurs dire, à cette époque on ne mettait pas beaucoup d'engrais et ils sont allés mettre, dans une métairie en face de chez moi, ils sont allés mettre de l'ammonitrate avec une petite cuiller à chaque betterave ! *(Pluskelleg)*

- **Betrabes ru** : Betteraves rouges ; **Ga ur broch-keuneud meus gwraet toullou ba'n douar 'vid treusplantañ ar pitrabes ru** : Munis d'une brindille j'ai fait des trous dans la terre pour repiquer les betteraves rouges *(Plouïe)*

**BEUC'H / BUOC'H** [bøːx-h] ['byɔh] [bjɔh] : [***buch*** 1499 ; ***byeuc'h*** XVIe ; ***beuc'h*** 1732 ; ***saout*** 1499] n.f. (pl. **saout** *(bovins)* ['zowt] **/ -ed** ['bøːhəd-t] **buoc'hed** [by'ɔhəd-t] **/ bïou** ['biw]) ; Vache & **SAOUTEIER** [sow'tɛiɛr] : (du) Bétail

✗ *m. comp.* : ***kaol-saout, korn-beuc'h, krow-saout, paotr-saout*** ; & *cf.* : ***anner, koèle, kole, loue, tarow***

**Saout reizh** : Des vaches dociles *(Plouïe)* ; **Ur veuc'h lard-pil** : Une vache bien grasse *(Ar Fouillez)* ; **Dilaezhet é ar veuc'h** : La vache est délaitée *(Ponvel)* ; **Techet é ar veuc'h** : La vache a de gros pis *(Plouïe)* ; **Tik é ar veuc'h-mañ** : Cette vache est vicieuse *(Plouïe)* ; **Alet é ar veuc'h** : La vache a vêlé *(Plouïe, Skrigneg)* ; **Heñ na pider beuc'h** : Il avait quatre vaches *(Sant-Nigouden)* ; **Breskinnet ar saout** : Les vaches font les folles *(Plouïe)* ; **Ur vandenn-saout so** : Il y a un troupeau de vaches *(Poullaouen)* ; **Gorôet ar saout** : Les vaches sont traites *(Plouïe)* ; **Ober an dro war ar saout** : S'occuper des vaches *(Berrien)* ; **Diw pe deir beuc'h** : Deux ou trois vaches *(An Uhelgoat)* ; **Serten saout wink** : Certaines vaches ruent *(Poullaouen)* ; **Ar veuc'h zo klass alañ** : La vache cherche à vêler *(Kleden)* ; **Kompesañ dindan ar saout** : Aplanir sous les vaches *(Poullaouen)* ; **Taol(e)t é hi gwel(e) ga'r veuc'h !** : La vache a expulsé son délivre ! *(Skrigneg)* ; **Ar veuc'h zo bet laezh gati** : La vache a eu du lait *(Lannedern)* ; **'Hond da zilaezh(iñ) ema ar saout** : Les vaches vont perdre leur lait *(Ar Fouillez)* ; **Roiñ un taol-lañs da al(añ) ar veuc'h** : Aider à vêler la vache *(Plouïe)* ; **Kar kroc'hen ur vuoc'h zo kaled hañ !** : Car la peau d'une vache est dure hein ! *(Skrigneg)* ; **Tapet meus ur pekad foenn d'ar veuc'h** : J'ai pris un peu de foin pour la vache *(Plouïe)* ; **Ar saout, ar melchen-glas oa mad dê** : Les vaches, le trèfle des prés était bon pour elles *(Skrigneg)* ; **Hezh neus gorôet ar veuc'h ba'r sailh** : Il a trait la vache dans le seau *(Lannedern)* ; **É peuriñ melchen (e)ma ar veuc'h** : La vache paît du trèfle *(Lannedern)* ; **Reiñ boued d'ar saout ha d'an tarowed** : Donner la nourriture aux vaches et aux taureaux *(Plouïe)* ; **Ur veuc'h mar(w)loueiet zeb hi c'hig** : Une vache qui a avorté mange sa chair *(Poullaouen)* ; **Ar veuc'h ree keme(d) balbousenniñ** : La vache ne faisait que baver *(Poullaouen)* ; **Raog 'h aen d'ar park vise rôet boued d'ar bïou** : Avant que j'aille au champ on donnait à manger aux vaches

*(Plouïe)* ; **Ha heus laket ar saout ba'r park-se ?** : Et tu as mis les vaches dans ce champ-là ? *(Skrigneg)* ; **Mod-all na oa ket saout ganec'h na traou ?** : Autrement vous n'aviez pas de vaches ni d'animaux ? *(Plouïe)* ; **Diw vuoc'h a vise dabitud hag ur pi-moc'h** : Il y avait habituellement deux vaches et un cochon *(Berrien)* ; **Saout an ameseg zo aet da làerezh** : Ce sont les vaches du voisin qui sont allées voler *(Berrien)* ; **Sell (e)ma ar veuc'h 'taskïad ba'r park** : Regarde la vache rumine dans le champ *(Skrigneg)* ; **Aboe meus ket saout na mann e-bed** : Depuis je n'ai ni vache ni quoi que ce soit *(Plouïe)* ; **Kutuilhañ kaol-pitrabes (e)vid roiñ d'ar saout** : Arracher des fanes de betteraves pour donner aux vaches *(Plouïe)* ; **Pé oa deut an oad dèoñ d'hond da ziwal ar saout** : Lorsqu'il atteignit l'âge d'aller garder les vaches *(Plonee)* ; **Saotreet é ar laezh, un taol-troad ga'r veuc'h** : Le lait est renversé par un coup de pied de la vache *(Plouïe)* ; **Ree kimed tastoniñ ar saout ha sell deus an dud !** : Il ne faisait que tâtonner les vaches et regarder les gens ! *(An Uhelgoat)* ; **Ar veuc'h zo tond da alañ ha neus bet un tarow bihen** : La vache vient de vêler c'est un petit taureau *(Pleiben)* ; **Pa kemed lah ar veuc'h ha profit(añ) (a)nèi war-lerc'h** : Tu n'avais qu'à tuer la vache et la consommer ensuite *(Kleden)* ; **Lod deu(h) ar saout matreh(e), peus-so(v)aj matreh(e)** : Certaines vaches peut-être et peut-être passablement sauvage *(Laz)* ; **Ya, saout-laezh hag onnered da ramplassañ ar bïou goude** : Oui, des vaches à lait et des génisses pour après remplacer les vaches *(Berrien)* ; **É vussellad (e)ma ar veuc'h, klask a ra kompagnunezh** : La vache meugle, elle cherche de la compagnie *(Poullaouen)* ; **Me meus bet leun (a) saout neuhe ba'n hangar** : J'ai eu alors plein le hangar de vaches *(Plouïe)* ; **Ah ya ? Peus ket a veuc'h ? Ha deus pet(r)a veves ahe ?** : Ah oui ? Tu n'as pas de vache ? Et de quoi tu vis là ? *(Ar Fouillez)* ; **Ar vuoc'h zo 'hond d'alañ hag ar loue zo eneb-garzh** : La vache va vêler et le veau est en siège *(Skrigneg)* ; **Ah ! Ur veuc'h wechou vé diflemmet 'è, vé 'krañchañ ah(e) gis-s(e)** : Ah ! Une vache fait parfois aussi les gros yeux, elle fulmine comme ça *(Laz)* ; **Ha goude-se vise laret pa vise bet ar c'hole war ar veuc'h : koleet é ar veuc'h** : Et ensuite on disait lorsque le taurillon était allé sur la vache : la vache est saillie par le taureau *(Plouïe)* ; **Ar veuc'h oa o lampañ dreist ar c'hleuñ, ar c'hi oa é klask lammañ gati** : La vache sautait par-dessus le talus, le chien cherchait à la mordre *(Plouïe)* ; **Aet oain da gerc'had ar saout d'ar gêr, med ne oa nekon e-bed kin ba'r park !** : J'étais allé chercher les vaches pour les ramener à la maison, mais il n'y en avait plus aucune dans le champ ! *(Plouïe)* ; **Laket vije un tamm kaoc'h-saout ha vije laket hezh hag a groge ba'r c'haoc'h-saout !** : On mettait un peu de bouse de vache et on le mettait (le plant) et il prenait dans la bouse de vache ! *(Skrigneg)* ; **Melchen war 'r rew, me ma koll(e)t diw veuc'h ! Kass(e)t ar saout re a-bred maes !** : Du trèfle sur la gelée, j'avais perdu deux vaches ! J'avais sorti les vaches trop tôt ! *(Kareis)* ; **Ba-b(e)-lec'h oa kemed ur veuc'h pe diw alïes vïer krog c'hoa(r)i tro an heñchou gate** : Là où il n'y avait qu'une vache ou deux souvent on commençait à faire le tour des routes avec elles *(Sant-Wazheg)* ; **Lod rôe 'nê d'o saout ! Ha' ga(v)ent mad hañ ! Me(d) ar saout a blij an avalou dê heñ !** : Certains les donnaient aux vaches ! Et elles trouvaient bon hein ! Mais les vaches aiment les pommes hein ! *(Skrigneg)* ; **Dow bezh kol(e) oa 'è ba'h ar c'hrow hag a teue an dud ga o beuc'h da gaoud hor c'holïou** : Il y avait aussi deux beaux jeunes taureaux dans la crèche et les gens venaient avec leur vache trouver nos jeunes taureaux *(Skrigneg)* ; **Oh ! Marw zo ur veuc'h pe marw zo diw veuc'h... Oh ! Me(d) daw (v)o jikour 'naoñ ne(u)'n hañ !** : Oh ! Une vache est morte, ou deux vaches... Oh ! Mais il faudra alors l'aider hein ! *(Kareis)* ; **Goude vise sec'het ar voenn ha charret ga'r c'harr da zigass da 'n ti-skluj da vag(añ) diw veuc'h** : Ensuite on séchait le foin et charroyé jusqu'à la maison de l'éclusier pour nourrir deux vaches *(Kleden)* ; **Taskïal ra ar veuc'h, pé vis(e)-hè 'kousked, pé vis(e)-hè gorvêt ba'r c'hrow pe ba'r park, leun o gov** : La vache rumine, lorsqu'elles étaient endormies, lorsqu'elles étaient allongées dans la crèche ou dans le champ, le ventre plein *(Kleden)* ; **Ar saout vije an avalou-pin, deuh ar re-he oa ha vije ka(v)et ha 'h eemp pell da glask anê a-wechou** : Les vaches étaient les pommes de pin, y en avait et on en trouvait et nous allions parfois loin les chercher *(Skrigneg)* ; **'Fêssañ ar saout vije c'hoarïet bep sort mod, c'hoarïet vije gan raden, pugur ar re-he na krochedou** : En gardant les vaches on jouait de toutes les façons, on jouait avec des fougères, puisqu'elles avaient des crochets *(Duod)* ; **Me oa chomet da glask kignes dindan ar wênn, ma ket gwelet ma beuc'h 'hond dreist ar harzh** : J'étais restée chercher des cerises sous l'arbre, je n'avais pas vu ma vache allant par-dessus le taillis *(Lokmarïa)* ; **D'ar saout vije rôet patates ha' vije dreilhet bihen dê gwich-all d'ablam pass dê sac'hañ ba o goûg** : On donnait des patates aux vaches et on les leur hachait autrefois afin que ça ne coince pas dans leur gorge *(Skrigneg)* ; **Saout oa deut ganomp, pi(g)ur pé oamp-nign chom ba bourc'h Speied oa pemp beuc'h ha dow lon-keseg** : Nous avions ramené des vaches, puisque lorsque nous habitions au bourg de Spézet, il y avait cinq vaches et deux chevaux *(Sant-Wazheg)* ; **Ha go(ude)-se vïe gwraet ur gêr ha go(ude)-se vïe gwraet parkeier ! Ha n'ouoh ket ga petra reemp ar veuc'h ? Ga kelen !** : Et ensuite on faisait un village et ensuite on faisait des champs ! Et vous ne savez pas avec quoi nous faisions la vache ? Avec du houx ! *(Plonee)* ; **Boueta ar saout ga'r lete(r)n pegur n'eint ket kourajus e-bed da voueta (a)nê deuh an de, sete vïent ga'r lete(r)n-tampet** : Nourrir les vaches munis d'une lanterne puisqu'ils n'étaient pas du tout courageux pour le nourrir le jour, ils avaient donc leur lampe-tempête *(Lokmarïa)* ; **Ar saout a c'hwee diwar ar melchon ha diwar an avalou ! Ma zebent kalz avalou, 'beñ ar veuc'h a gouee maro !** : Les vaches gonflaient en consommant le trèfle et les pommes ! Si elles mangeaient beaucoup de pommes, ben la vache tombait morte ! *(Skrigneg)* ; **Ar baotred neugn gal(ou)pet war-lerc'h ar merc'hed derc'h-mad hag ar c'holiow war-lerc'h ar bïou ive** : Les garçons ont toujours couru après les filles, et les taureaux derrière les vaches aussi *(Kergrist)* ; **Ma vis(e) ket skarzhet o c'hraier (a-)benn mis-kenver, ar saout vis(e) kamm pad ur bla war-lerc'h go(ude)-se** : Si l'on ne vidait pas leurs crèches pour le mois de janvier, les vaches étaient boiteuses pendant l'année qui suivait *(Speied)* ; **Oh ! Ar saout, ar saout oa fin heñ ! Rar é gwel ur veuc'h chom skouilhet ba'r vouilhenn, rar ! Med ar c'herseg, ya** : Oh ! Les vaches, les vaches étaient fines hein ! C'est rare de voir une vache rester embourbée dans la fondrière, rare ! Mais les chevaux, oui *(Kleden)* ; **Eh beñ alïes ma vis(e) ur veuc'h hag e vis(e) kalz laezh gati vïe laket ar gordenn dei ha vïe laket un' d'ar vugal(e) d'o(be)r tro ar park ga'r veuc'h 'vid dei debiñ bord ar c'hleuñiou** : Eh ben souvent s'il y avait une vache qui avait beaucoup de lait on lui mettait une corde et on confiait une aux enfants pour faire le tour du champ afin qu'elle puisse manger au bord des talus *(Sant-Wazheg)*

- **Be kollet e saout gantoñ** : Avoir perdu la boule ; **Hezh so kollet e saout gantoñ !** : Il a perdu la boule ! *(Skrigneg)*

- **Bern kaoc'h-saout** : Bouse de vache ; **Ar c'hwil-koc'hêr, an hini vise ba ur bern kaoc'h-saout** : Le bousier, celui qui était dans une bouse de vache *(Lokarn)* ; **Visent friket ga ar boutou pa vise ka(v)et war ur bern kaoc'h-saout** : On les écrasait avec nos chaussures lorsqu'on en trouvait sur une bouse de vache *(Lokarn)*
- **Bet é bet ar làer 'hoero ar saout** : Le voleur est allé traire les vaches (c-à-d. que les vaches n'avaient pas beaucoup de lait) ; **Ma vis(e) ket kalz laezh ga'r saout vise laret : « Bet é bet ar làer 'hoer' ar saout »** : Si les vaches n'avaient pas beaucoup de lait, on disait : « Le voleur est allé traire les vaches » *(Kergloff)*
- **Kaoud lost ur veuc'h ba e zorn** : Avoir un poil dans la main (mot-à-mot : Avoir la queue d'une vache dans sa main) ; **Hezh neus lost ur veuc'h ba e dorn** : Il a un poil dans la main *(Motre)*
- **Marc'hadour-saout** : Marchand de vaches ; **Ur vantell marc'hadour-saout oa gantoñ war e gein** : Il portait un manteau de marchand de vaches *(An Uhelgoat)*
- **Nask-saout** : Entrave à vache ; **Un nask-saout oa ahe** : Il y avait là une entrave à vache *(An Uhelgoat)*
- **Pa c'hwezh an a(v)el diwar ar Releg / Na vreskenn na saout na keseg** : Quand le vent souffle du Relec / Ne s'affolent ni les vaches ni les chevaux *(Plouïe)*
- **Rinenniñ ar saout** : Mener les vaches paître sur les chaintres ; **Hezh so aet da rinenniñ ar saout hag 'e kalz vis(e) (é) rinenn(iñ) o re, kalz tud** : Il est parti faire paître les vaches sur les chaintres, beaucoup menaient les leurs paître, beaucoup de gens *(Sant-Wazheg)*
- **Teil-saout** [tɛj'zɔwt] : (du) Fumier de bovin ; **Ba'r parkeier teil-saout** : Du fumier de bovin dans les champs *(Kergloff)*
- **Troelliñ ar saout** : Mener les vaches paître sur les chaintres ; **Troelliñ ar saout, teir-pider beuc'h ganemp** : Mener paître les vaches sur les chaintres, trois ou quatre vaches *(Berrien)*

**BEUC'H-KIG** [bø.x'ki.g-k] : n.f. (pl. **saout-kig** [zow'ki.g-k] **bïou-kig** [biw'ki.g-k]) ; Vache à viande

✗ *syn.* : ***beuc'h-lard*** ; & *cf.* : ***kig***

**Sè ! Ar saout-kig vise ràet ar voenn mad dê da lardañ 'nê** : Tiens ! On donnait du bon foin aux vaches à viande pour les engraisser *(Ponvel)* ; **Saout-laezh ha saout-kig gwraet vije neuhen, delc'het vije deuhoute d'o(be)r, neuhe vever deuh ar feurm i(v)e** : Des vaches laitières et on faisait alors des vaches à viande, on en gardait pour faire, on vivait alors aussi de la ferme *(Berrien)*

**BEUC'H-LAEZH** [bø.h'lɛːz-s] : [***bieuch læz*** 1633] n.f. (pl. **saout-laezh** [zowt'lɛːz-s] **bïou-laezh** [biw'lɛːz-s]) ; Vache laitière

✗ *cf.* : ***bronn, dilaezhiñ, goroiñ, laezh, tezh***

**Hag ar mod-all ar bïou-laezh vise evid ober amann** : Et autrement les vaches laitières servaient à faire du beurre *(Plouïe)* ; **D'ar poent ma oan-me yowank oa ket kalz bïou-laezh 'e** : Du temps de ma jeunesse il n'y avait pas non-plus beaucoup de vaches laitières *(Skrigneg)* ; **Ar bïou-laezh a'h ee-maes da beuriñ ha pass da beuriñ ba-lec'h vise mann e-bed ba'r park** : Les vaches à lait sortaient paître et pas là où il n'y avait rien dans le champ *(Ponvel)* ; **Da poent-se mamp bet matrehe dowzeg beuc'h-laezh pe un dra mennaket mod-se hag ar laezh vije rôet d'ar loueou ha d'ar moc'h** : À ce moment-là nous avions peut-être douze vaches à lait ou quelque chose comme ça et on donnait le lait aux veaux et aux cochons *(Berrien)*

**BEUC'H-LARD / BIOC'H-LARD** [bø.h'lard-t] [bjɔh'lard-t] : n.f. (pl. **saout-lard** [zow'lard-t] **bïou-lard** [biw'lard-t]) ; Vache d'engraissement / & Limace

✗ *syn.* : ***beuc'h-kig*** ; & *cf.* : ***lard***

**Med muïoc'h saout-lard ha saout-laezh** : Mais plus de vaches d'engraissement et de vaches laitières *(Skrigneg)*

**BEUC'H-VELCHEN** [bø.h'vɛlʃən] : [***beuc'h velchen*** 1984] n.f. ; Pécore / Individu (stupide, bête à manger du foin)

✗ *syn.* : ***balteg, bleup, ginoweg, inossant, pichod…***

**Hemañ zo ur veuc'h-velchen** : C'est un pécore *(Berrien)*

**BEUF** [bøf] : [***beuf*** 1876] n.m. ; Bouvreuil / **BEUFIG** ['bœfig] : n.m. ; Bel homme

✗ *syn.* : *(bel homme)* ***paotr koant, poñsin***

**Hemañ zo ur beufig** : C'est un bel homme *(Plouïe)*

**BEUIÑ / BEUÑI** ['bøːi] ['bœ̃ːi] : [***beuziff*** 1499] vb. ; Enfouir (sous *qqchose*) / Inonder / Noyer

✗ *cf.* : ***dileuñia***

◆ Enfouir (sous *qqchose*) ; **Kad owen da vi beuet mesk ar voenn** : De peur d'être enfouis sous le foin *(Poullaouen)*

◆ Inonder ; **Beuet toud i gaw ! Kemend-all a hlô 'vel oa bet !** : Tout sa cave inondée ! Tellement il y avait eu de pluie ! *(Skrigneg)* ; **Beuet oa ar park toud ga'r glô oa kouêt ! Oh beuet é ar jerdin ! Beuet é ar lïourzh !** : Tout le champ était inondé de par la pluie qui était tombée ! Oh, le jardin est inondé ! Le verger est inondé ! *(Skrigneg)*

◆ Noyer ; **Oh ! Mi zo hond da veuiñ ahan(ou)t !** : Oh ! Je vais te noyer ! *(Skrigneg)* ; **Hag ar meveien lar din naint beuñiet (a)nèoñ** : Les domestiques me disent qu'ils l'ont noyé *(Plonee)* ; **An ti amañ vo beuet pa (v)o beuet ar wantenn** : La maison ici sera noyée lorsque le vallon sera noyé *(Poullaouen)* ; **Setou oa daw despugn (a)naoñ ba ur sac'h ha lak ar meveien d'ond da veuñi (a)nèoñ ba'r stêr** : Il fallait donc le ramasser dans un sac et le faire noyer par les valets dans la rivière *(Plonee)* ; **Oan bet 'tenn ur plac'h maes un toull ur wech ha' oa koueet ga'r sac'had-mouded ba'n toull, penver oan digoueet ene oa bet beuñet** : Une fois j'avais tiré une femme hors

d'un trou, elle était tombée avec le sac de tourbe dans le trou, si je n'étais pas arrivé là, elle se serait noyée *(Brennilis)*

➢ **En-om veuñi** : Se noyer ; **Heñw na 'n-om veuet ba'r puñs** : Il s'était noyé dans le puits *(Poullaouen)* ; **Hègn teue hag me môa lakeet 'r podad-koñfitur ga ur bann(e)-dour ha' bassee ur wech tre var(e) ha hègn 'n-im veuñfe ba'n dour** : Ils venaient et j'avais mis un pot de confiture avec un verre d'eau et je passais une fois le temps, ils se noyaient dans l'eau *(Laz)*

**BEUK** ['bœk] : [***beug*** 1958] n.m. ; Petit rot (de bébé...)

✗ *cf.* : ***beurleugeussenniñ ; breugeussañ***

**BEUNT** [bønt] : [***but*** 1464] n.m. ; Butée (pièce d'attelage)

**Ur beunt da gomañs** : Pour commencer une butée *(Skrigneg)*

**BEURE** ['bœ:re] : [***beure*** 1499] n.m. ; Matin

✗ *syn.* : ***mintin*** ; & *cf.* : ***abard'hê, abard'hê-noñs, inderw, nos, rous-nos, sklêrijenn an de...***

**Ar beure** : Le matin *(Kallag)* ; **An de-mañ beure** : Ce matin *(Kallag)* ; **Prenet vije moc'h, prenet vïe, diw pe deir beuc'h oa ha ma zad 'h ee deuh ar beure da droc'ho ar boued dê** : On achetait des cochons, on achetait, il y avait deux ou trois vaches et mon père allait au matin leur couper de la nourriture *(Kallag)* ; **Yeo ! Lann vije drailhet d'ar c'heseg deuh ar goañw ha troc'het deuh ar beur(e)** : Si ! On hachait la lande pour les chevaux l'hiver et on les coupait le matin *(Plourac'h)* ; **Med pé vise erc'h, mamm 'h ee, d'ar yow 'h ee da gann(añ) an dilhad, deus ar beure 'h ee da zistronkañ 'nê** : Et lorsqu'il neigeait, maman allait, le jeudi elle allait laver le linge, elle allait le matin l'essanger *(Karnod)*

➢ **Gwareg-ar-glô deus ar beure / Êt d'ho tevezh (e)vel bemde** : Arc-en-ciel du matin, allez à votre journée comme tous les jours *(Lokarn)*

**BEURLEUGEUSSENNIÑ** [bœrlœgœ'sɛni] : vb. ; Faire des rots

✗ *syn.* : ***breugeussañ*** ; & *cf.* : ***beuk***

**BEUS** [bø:z-s] : [vx. br. ***bus-*** ; ***beus*** 1499] coll. (sing. **-enn** ['bø:zən] sing. pl. **-ennou** [bø'zɛnu]) ; (du) Buis

**Beus da vennigañ ar re-varw** : Du buis pour bénir les défunts *(Poullaouen)* ; **(E)ma ar vamm-gozh labourad daoñ gad he bod-beus** : La grand-mère le corrige munis de son rameau de buis *(Poullaouen)* ; **Loaiou-koat, an dra-he oa beus memes ! An dra-he stage ket an amann deusontoñ** : Des pales de bois, c'était même du buis ! Le beurre ne s'y collait pas *(Skrigneg)* ; **Me(d) nom daole un delienn ba'n toull-karr, ba'r c'hreier vïe gwraet 'è, ba'n oto, bennïañ ar beus** : Mais nous jetions une feuille dans l'entrée du champ, on le faisait aussi dans les crèches, dans la voiture, bénir le buis *(Laz)* ; **Pé vise bennïet ar beus 'è deiezh ar sul-bleuñiou, beb a damm beus ba'r parkeier-ed ha pis(e) ed braw** : Lorsqu'on bénissait le buis le jour du dimanche des rameaux, du buis dans chaque champ de blé et tu avais du beau blé *(Kleden)* ; **Deiezh ar sul-bleuniou, lakad bep a damm bod-beus ba'r parkeier-ed ha oa sur dé gaoud ed braw, ed gwelloc'h** : Le jour du dimanche des rameaux, mettre des rameaux de buis dans chaque champ de blé et c'était sûr d'avoir du beau blé, du meilleur blé *(Kleden)* ; **Ar berchenn oa laket (a-)hed hag ur vun amañ ba'r penn a-raog, un'-all ba'r penn a-dreñw ha vise laket ba ur vranell gwraet ga beus** : On mettait la perche en long et la grosse corde ici à l'avant, une autre à l'arrière, et on la mettait dans un taquet fait dans du buis *(Berrien)*

**BEVABL** ['be.vap(l)] : [***bewabl*** 1992] ad. ; Vivable

✗ *cf.* : ***bew***

**Eürusamant é chañchet an traou, kar oa ket bevabl** : Heureusement que ça a changé, car ce n'était pas vivable *(Kergloff)*

**BEVAÑ / VEVIÑ / BEVO / BIVO** ['be:v(ə/i)] ['b(e/i):vo] : [***beuaff*** 1499] vb. ; Vivre

✗ *cf.* : ***mond-buhe***

**Ne vevo ket** : Il ne vivra pas *(Skrigneg)* ; **Ar breñw-koat vev ba'n dour** : La phrygane vit dans l'eau *(Rostrenn)* ; **Hag a vevomp kalz ga'r saout-laezh** : Et nous vivons beaucoup des vaches laitières *(Skrigneg)* ; **Oh ya ! An dud veve deus se !** : Oh oui ! Les gens vivaient de ça ! *(Karnod)* ; **Pé vé gwel(et) piw zo 'veviñ amañ hi-mañ !** : Quand on voit qui habite ici-même ! *(Lannedern)* ; **Ah ya ? Peus ket a veuc'h ? Ha deus pet(r)a veves ahe ?** : Ah oui ? Tu n'as pas de vache ? Et de quoi tu vis là ? *(Ar Fouillez)* ; **Me(d) an ekonomi renk mond en-dro, mod-all vevo den e-bed !** : Mais l'économie doit fonctionner, sinon personne ne vivra ! *(Lannedern)* ; **N'é ket ur feurm chañsus, ba'r feurm-se vé sterd bevañ barzh** : Ce n'est pas une ferme où les gens restent longtemps, la vie y est rigoureuse *(Plouïe)* ; **Med aessoc'h oa bevañ memes-tra neuhe ! Gav din, (e)vi(d) é bremañ** : Mais il était plus facile de vivre alors ! Je trouve, que ce n'est maintenant *(Sant-Wazheg)* ; **Ha possubl é ur ouest evi(d) bevañ ? Petar é ur ouest-sukr da zeg dèn ?!** : Et c'est possible une boîte pour vivre ? Qu'est-ce qu'une boîte à sucre pour dix personnes ?! *(Plonee)* ; **Ba'r mar(e)-te an dud oagn ket pinvig heñ ! Vevegn deus ar pezh a douchegn, beb su(zhu)n** : À cette époque les gens n'étaient pas riches hein ! Ils vivaient de ce qu'ils touchaient, chaque semaine *(Karnod)* ; **Med pet(r)a ri... Pugur oamp tapet barzh ur vro powr, oa renket essañ bevo memes-tra !** : Mais que veux-tu ?! Puisque nous étions pris dans un coin pauvre, il fallait quand-même essayer de vivre *(Sant-Nigouden)* ; **Med heñ neus ket bevet toud ar pezh a lar hañ ! Heñ neus klêt ar re-all kontañ daoñ** : Mais il n'a pas vécu tout ce qu'il dit hein ! Il a entendu les autre lui raconter *(Skrigneg)* ; **Ba serten broiou vïe ket kaoseet deus lanneier, med as(e) é kalz brawoc'h bivo** : Dans certains coins on ne parlait pas de landes, mais là c'était

beaucoup plus facile de vivre *(Sant-Nigouden)* ; **Me(d) beviñ mad a reemp ba'n Amerik ! Ya, beviñ mad a reemp, pugur labour(ad) a reemp !** : Mais nous vivions bien en Amérique ! Oui, nous vivions bien, puisque nous travaillions ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Oaint ket (e)vid bevañ, sete reñkent ober un dra bennaket-all ba'r c'host-all (a-)benn kaoud boued** : Ils n'arrivaient pas à vivre, ils devaient donc faire quelque chose d'autre de l'autre côté afin de trouver de la nourriture *(An Uhelgoat)* ; **Gwech-all an dud a veve ba-lec'h oaint ganet petramant yee da Baris pe da lec'h-all, pugur amañ oa ket labour** : Autrefois les gens vivaient là où ils étaient nés ou-bien ils allaient à Paris ou ailleurs, puisqu'il n'y avait pas de travail ici *(Lannedern)* ; **Med trist é memes-tra ! An dud n'eint ket gouest da 'n-im respektiñ na da vevañ 'ssambles, 'vid petra ? Dam da betra ?** : Mais c'est quand-même triste ! Les gens ne sont pas capables de se respecter ni de vivre ensemble, pourquoi ? Pour quelle raison ? *(Pleiben)* ; **Ah beñ nann ! N'é ket ur vuhe gwal-vraw, med boñ... An dra-he blij din, e-gis-se 'moun, me zo ha meus bevet ar gis-se 'taw ha vevin ar gis-se 'taw !** : Ah ben non ! Ce n'est un pas une vie très belle, mais bon... Ça me plaît, je suis comme ça, je suis et j'ai toujours vécu comme ça et je vivrai toujours comme ça ! *(Ar Fouillez)* ; **Med bon 'benn bevo vije red dê, blam da se ar vugale oa red dê beañ a-bred da labourad un tamm bihen, an eil plass ha egile 'benn erruoud da vevou toud 'è !** : Mais bon pour vivre il leur fallait, c'est pour ça que les enfants devaient travailler un peu tôt, à un endroit ou à un autre afin de tous arriver à vivre également ! *(Pluskelleg)* ; **Me(d) peus kimed gwel(et) ! Pe-sort buhe peus ?! N'oc'h ket gouest d'o(be)r nitra (e-)bed ! Na d'ober tamm boued ! Oa ket moaien da vevañ ba un toull ar mo(d)-se !** : Mais t'as qu'à voir ! Quelle vie as-tu ? Tu ne peux rien faire du tout ! Ni faire à manger ! On ne pouvait vivre dans un trou comme ça ! *(Ar C'hastell-Ne)*

- **Beviñ aes** : Vivre tranquille ; **Vevin ket aes ! Na varvin ket eürus ma n'ouzon ket petra zo digoueet ga ma vaotr !** : Je ne vivrai pas tranquille ! Je ne mourrai pas heureux si je ne sais pas ce qui est arrivé à mon garçon ! *(Lokered)*
- **Bevañ assames ga** : Vivre (en compagnie de / avec) ; **Hezh zo vevañ assames ga ur plac'h deus Kolloreg** : Il vit en compagnie d'une fille de Collorec *(Plouïe)*
- **Bevañ braw** : Vivre bien ; **Bremañ an dud zo o vevañ braw, med d'ar mar(e)-se oah ket !** : Il y a maintenant des gens qui vivent bien, mais pas à cette époque ! *(Plonee)* ; **Gwel a ret pe-sort mod ree an dud gwech-all gozh ? Ha'n dud veve braw toud heñ !** : Vous voyez comment les gens faisaient autrefois ? Et les gens vivaient tous bien hein ! *(Kolloreg)*
- **Bevañ deus (an douar, ar feurm...)** : Vivre de (la terre, la ferme...) ; **Neuhe vever deuh ar feurm i(v)e** : On vivait alors aussi de la ferme *(Berrien)* ; **Amañ na vev ket an dud (ne)med deus an douar ba'n takad-mañ** : Ici dans cette zone les gens ne vivent que de la terre *(Poullaouen)*
- **Bevañ ga traou an douar** : Vivre des fruits de la terre ; **Neuhe veve 'n dud ga traou an douar toud, pezh a rente an douar** : Les gens vivaient alors des fruits de la terre, ce que la terre rendait *(Skrigneg)*
- **Bevañ ga'n traou deus e feurm** : Vivre des produits de sa ferme ; **Gwich-all oa ket penvi'g an dud, me(d) daon ! Bevañ reent ga an traou deuh o feurm** : Autrefois les gens n'étaient pas riches, mais dam ! Ils vivaient des produits de leur ferme *(Skrigneg)*
- **Bevañ ga *udb.*** : Vivre (de / avec) *qqchose* ; **Bevañ rañw ga'n esperañs** : Je vis avec l'espoir *(Poullaouen)* ; **D'ar mar(e)-se vise un neubeud saout, un neubeud moc'h ha diw-teir gwes ha labour(e)t an douar ha vïe bevet ga'n dra-h(e) ! Un neubeud annored, peder gaseg...** : À cette époque il y avait quelques vaches, quelques cochons et deux ou trois truies, on travaillait la terre et on vivait de ça ! Quelques génisses, quatre juments... *(Lannedern)*
- **Bevañ teusk** : Vivre chichement *(Skrigneg)*
- **Beviñ *ub.*** : Offrir le vivre et le couvert à *qqn.* ; **Bevet oa an dud war ar plass** : Les gens étaient nourris sur place *(Poullaouen)* ; **Oh ! Mad é ! Oh ! Un(an) feus dé gondüiñ (a)han(ou)ss d'ar gêr ha neu'n me n'on ket sañset dé veviñ (a)han(ou)ss !** : Oh ! C'est bon ! Oh ! Tu en as un pour te conduire à la maison et alors je ne suis pas censé t'offrir le vivre et le couvert ! *(Ponvel)*
- **Bevañ war-gorre ar loar** : Vivre avec la lune ; **Tou'n dud neus bet bev' war-gorr' ar loar** : Tout le monde a vécu la lune *(Laz)*
- **En-om veviñ** : Se laisser vivre ; **Oaint ket deut ahe da 'n-om veviñ, na oaint ket deut ahe da vrêiañ traou, med oaint deut da labourad !** : Ils n'étaient pas venus là pour se laisser vivre, ils n'étaient pas venus là pour tout défoncer, mais ils étaient venus pour travailler *(Poullaouen)*

**BEVAÑS / BEWAÑS** ['be:vãs] ['be.wãs] : [***bevance*** XVI[e]] n.m. ; Alimentation / Nourriture / Subsistance / Vivres

✗ *syn.* : ***boued***

◆ Alimentation ; **Ar bevañs oa gwech-all** : L'alimentation qu'il y avait autrefois *(An Uhelgoat)* ; **An dud neus 'n-om gustumet deus ar bevañs-te** : Les gens se sont accoutumés à cette alimentation *(Poullaouen)*

◆ Nourriture ; **Ar loned staget ba'r c'hrow 'n-om zrast o ho(r)tos o bevañs** : Les bêtes attachées dans la crèche se battent en attendant leur nourriture *(Poullaouen)*

◆ Subsistance ; **Ha red essañ tenno bewañs deus an douar 'vel a oa !** : Il fallait essayer de tirer subsistance de la terre comme elle était *(Sant-Nigouden)*

**BE-VECH / BE-VICH** [be'veʃ] [be'veʃ] : [***beveich*** 1710] ad. ; À chaque fois

✗ *cf.* : ***beb, gwech***

**War-well a'h ee be-vech !** : Il s'améliorait chaque fois ! *(Landelo)* ; **Be-vech a welon 'naoñ** : Chaque fois que je le vois *(Poullaouen)* ; **Ha be-vech pé vise ar reve** : Et à chaque fois qu'il y avait le conseil de révision *(Plouïe)* ; **Diskiñ ramp un dra mennaket dê be-vich hañ !** : Nous leur apprenons quelque chose à chaque fois hein ! *(Skrigneg)* ; **Mond a reen ha me ma ur gwenneg pe un dra be-vech** : J'allais et j'avais un sou ou un quelque chose à chaque fois *(Lokmarïa)* ; **Ha be-vech pé 'h ee ha be vije an Ankou penn an nec'h ar gwele** : Et à chaque fois lorsqu'il allait l'Ankou se trouvait à la tête du lit *(Berrien)* ; **Ar vamm-gozh a dape un tamm goell be-vich deus an toas ha**

**hezh vije 'vi(d) ar wich war-lerc'h** : La grand-mère prenait à chaque fois un peu de levain de la pâte et on c'était pour la fois prochaine *(Skrigneg)*

**BEVENN** ['beːvən] : [***beuen*** 1416] n.f. (pl. **-ou** [be'vɛnu]) ; Lisière

✗ *syn.* : ***bord***

**BEVIN** ['beːvən] : [***beuyn*** 1499] n.m. ; Maigre (de viande)

✗ *cf.* : ***heñi-dru, kig***

**Matresse ma vije re sallet ! Ar bevin dape mïoc'h holen, med an heñi dru dape ket keme(n)t !** : Peut-être si elle était trop salée ! Le maigre s'imbibait de plus de sel, mais le gras pas autant ! *(Berrien)* ; **Beñ vije gwraet an diw gosteenn hag ar bevin vije sallet i(v)e, vij(e) ket voien da zibiñ 'naoñ ken sall-all 'vel vije !** : Ben on faisait deux flancs et le maigre était également salé, on ne pouvait pas le mangeait tellement il était salé ! *(Berrien)* ; **Hag a vije debet ar bevin ! Nije poahet ba'n dour, pugur vije gwraet ur berv daoñ, vije lakeet ba'r soubenn ! Ha vije debet neuhe ar soubenn gig-sall neuhe** : Et on mangeait le maigre ! Qu'on avait cuit dans l'eau, puisqu'on lui faisait un bouillon, on mettait dans la soupe ! Et on mangeait alors la soupe au lard *(Berrien)* ; **Deuh ar c'hostennou ! Hag ar peur-rest neu'n, gwich-ell vïe gwraet frikou pe-moc'h ga'r fweskennou ha 'benn vïe gwraet frikou pe-moc'h ha ràet un tamm d'an dud barzh kêr, ba peb ti ha chome ket kaz hañi-bevin kin** : Des côtes ! Et alors tout le reste, autrefois on faisait le festin du cochon avec les jambons et quand on faisait le festin et donnait un peu aux gens dans le village, dans chaque maison, il ne restait plus beaucoup de maigre *(Kallag)*

**BEW** [bew] : [gaul. ***biuo*** ; vx. br. ***biu*** ; ***beu*** 1499] ad. ; En vie / Vivant (-e)

✗ *cf.* : ***buhe***

◆ En vie ; **Me(d) an dra-he a zerc'h anê bew !** : Mais ça les maintient en vie ! *(Skrigneg)* ; **Ah yè ! Ar yir, bew vïent sertenamant 'vat !** : Ah oui ! Les poules, elles étaient certainement en vie ma foi ! *(Sant-Wazheg)* ; **Peus ket yir ? Douzh ho peurzh a chomint bew toud ahe** : Tu n'as pas de poules ! De par vous elles resteront toutes en vie là *(Plonee)* ; **Kaoud a ra din neus bet eizh bugul ! Añfeñ n'eint ket toud bew kin** : Je crois qu'elle a eu huit enfants ! Enfin ils ne sont plus tous en vie *(Karnod)* ; **Oh ma zad ! Lesk aha(n)on bew ! Me a ray toud ar pezh po c'hoant ! Ha toud ar pezh garefet !** : Oh père ! Laisse-moi en vie ! Je ferai tout ce que tu voudras ! Et tout ce que tu aimeras ! *(Lokered)*

◆ Vivant (-e) ; **'Hend-all vije bet interret bew** : Autrement il aurait été enterré vivant *(An Uhelgoat)* ; **Ma'hat alemañ na 'h ay ket kalz tud bew fenoñs** : Ce soir, d'ici il n'y aura probablement pas beaucoup de survivants *(Plouïe)* ; **Ha un' hag a gaosev brezhoneg bew, mad é Jean** : Quelqu'un qui parle un bon breton vivant, c'est Jean *(Speied)* ; **Hag (a-)wechou vïe digasset domp ur lapin bew pe ur yar** : Et parfois on nous amenait un lapin vivant ou une poule *(Sant-Wazheg)* ; **Dow vassoner na prenet (a)nèoñ, med n'eus ket heñi bew d'(a)nê kin** : Deux maçons l'avaient acheté, mais aucun d'entre eux n'est encore vivant *(Speied)* ; **Me(d) ma vise bet un'-all da respont (a)ha(n)on, ma vise bet Roger bew, heñ nis(e) dalc'h(et) penn din heñ !** : Mais s'il y avait eu un autre pour me répondre, si Roger avait été vivant, il m'aurait tenu la conversation hein ! *(Brennilis)* ; **Ha n'eus kime (ne)med diw bew kin pugur ma breur oa an heñi yowankoñ, voa dow la war ma lerc'h hag é-heñw marw bla so** : Et il n'y en a plus que deux de vivantes puisque mon frère était le plus jeune, il était né deux ans après moi et il est mort il y a un an *(Plonee)*

- **Be bew** : Être en vie / Exister ; **Oh ! Venoñs é dâ beañ bew !** : Oh ! Aujourd'hui c'est un bonheur d'exister ! *(Skrigneg)*
- **Chom bew** : Rester en vie ; **Pe-seurt mod a ra an hini neus bronn e-bed neuhe 'ha da jom bew ?** : Comment fait donc celui qui n'a pas de mamelle pour rester en vie ? *(An Uhelgoat)* ; **Ar c'hicher bihen vije ganet ba mis-mae, ar re-he a remzent ket, ar re-he na choment ket bew !** : Les petits chats qui naissaient au mois de mai, ils ne survivaient pas, ils ne restaient pas en vie ! *(Skrigneg)* ; **Chomet oa bet bew da-beked n(a)onteg seiteg ha tr(i)-ugent ha oa bet operet ba n(a)onteg pe(va)r ha tr(i)-ugent** : Il resta vivant jusqu'en dix-neuf (cent) soixante-dix-sept et il fut opéré en dix-neuf (cent) soixante-quatre *(Lokarn)*
- **Dond bew en-dro** : Reprendre vie *(Landelo)*
- **En bew** : Vif / Dans le vif ; **Tapet en bew** : Attrapé vif *(Poullaouen)* ; **Houzh zo bet poahet en-bew** : Elle fut brûlée vive *(Karnod)*
- **Héñvel-bew (deus)** : Très ressemblant (à) / Le portrait craché (de...) ; **Héñvel-bew deus i dad** : Le portrait craché de son père *(Poullaouen)* ; **Da dad oa un tamm mo(d)-se à rigoliñ duzhtu wele un dra mennaket ha te zo héñvel-bew deusountoñ !** : Ton père était un peu comme ça à rire dès qu'il voyait quelque chose et toi tu es son portrait craché ! *(Skrigneg)* ; **Me(d) kaoud a ra dit heñ oa tad diñ ? – Ah ! Héñvel-bew out deusountoñ hag e-se 'hat ! Oa ket kap da lar(e)d oa ket tad dit a'ha ! Kar héñvel out deusountoñ !** : Mais tu crois qu'il était mon père ? – Ah ! Ma foi tu es son portrait craché de toute façon ! Il ne pouvait pas dire qu'il n'était pas ton père ma foi ! Car tu lui ressembles ! *(Skrigneg)*

**BÈW** [bɛ̀w] : [gaul. ***betua*** ; vx. br. ***bedu*** ; ***bezu*** 1499] coll. ; Bouleau (arbre)

**BEZAÑ / BEAÑ / BE / BI / BOUD / BUD** ['beːə] [be] [bi] ['bu(:)d-t] [byd-t] : [vx. br. ***bot, but*** ; ***bezaff*** 1499 ; ***bout*** 1623] vb. (p.p. **be(t)** [beː(d-t)] *souvent sans le* ***t***) ; Être

**Be oa laret** : On disait *(Plouïe)* ; **Be oa sur !** : Ça l'était certainement ! *(Skrigneg)* ; **Ahe blij dê be** : Ils aiment être là *(Plouïe)* ; **N'é ket an dra-he é !** : Ce n'est pas ça ! *(Plouïe, Skrigneg)* ; **Ba'r stad (e)mede !** : Dans l'état dans lequel il était ! *(Pleiben)* ; **Be (e)ma da varc'h ahe ?** : Ton cheval est là ? *(Plonee)* ; **Ya, med pemp a vefomp** : Oui, mais nous serons cinq *(Skrigneg)* ; **Ya, bremañ ver 'lakad patates** : Oui, maintenant on met les patates *(Skrigneg)* ; **Ase (e)ma toud ? – Ya, ya, ase (e)ma toud** : Est-ce là tout ? – Oui, oui, c'est tout *(Kleden)* ; **Be so (iv)e ha' vise**

**laret** : Il y en a aussi dont on disait *(Plouïe)* ; **Boud po bep a grampouenn** : Chacun aura respectivement une crêpe *(Kergrist)* ; **Ha bi zo kalz bremañ** : Il y en a beaucoup maintenant *(Kolloreg)* ; **Me n'on ket bet amañ !** : Moi je ne suis pas venu ici ! *(Plonee)* ; **N'é ket Yann (e)ma (é) tigoueo** : Ce n'est pas Yann qui arrive *(Landelo)* ; **N'omp ket deus memes familh** : Nous ne sommes pas de la même famille *(Berrien)* ; **Pa vêr heuilhet mad** : Quand on est bien suivi *(Berrien)* ; **Bi oc'h bet beked ar feunteun 'e ?** : Vous êtes aussi allés jusqu'à la fontaine ? *(Kolloreg)* ; **Ah ya-ya ! Ha oa kont 'be(d) (ne)med boud badêt !** : Ah oui-oui ! Et rien d'autre ne comptait que d'être baptisé ! *(Lokarn)* ; **Be zo re-all ha' gred toud ar pezh a glêont** : Il y en a d'autres qui croient tout ce qu'ils entendent *(Plouïe)* ; **Me(d) beañ é, beañ é !** : Mais ça l'est, ça l'est ! (formidable) *(Skrigneg)* ; **Ah ! Bez a oa lod hag a oa !** : Ah ! Il y en a certains qui était ! *(Sant-Wazheg)* ; **... Hag e vise kime an dra-he ganomp** : ... Et on ne parlait que de ça *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ha be sur lar nin no arc'hant** : Et soit certain que nous aurons de l'argent *(Landelo)* ; **Meus ket keuñ boud laket an tan war'nê** : Je ne regrette pas d'avoir mis le feu chez eux *(Kergrist)* ; **Oh ! Med beañ zo c'hoazh ! N'int ket bet distrujet toud !** : Oh ! Mais il y en a encore ! Elles n'ont pas toutes été éradiquées ! *(Sant-Nigouden)* ; **Gast ! C'hwi zo bet ahe damaig ha peus kasset (a)nèi ganoc'h !** : Putain ! T'étais là tout à l'heure et tu l'as emportée *(Plonee)* ; **Me(d) boud visè un' 'e, ur plac'h, ha' tàe ar mo(d)-se pé oa ganet an eil din** : Mais il y en avait également une, une femme, qui venait ainsi lorsque mon deuxième naquit *(Lokarn)* ; **Ar re-he n'é ket red bi estonet gwel (a)nê, kar ar re-he é dru o ginou** : Il ne faut pas être étonné de les voir, car ce sont des gens qui se la racontent *(Lokmarïa)* ; **Ma-kar doc'h bi laret din a-raog an dra-s(e) oa reñket pell-zo !** : Si tu avais cru bon me dire ça avant ce serait arrangé depuis longtemps ! *(Sant-Hern)* ; **Ha tud oè war bord hent Rostrenn a oa red dê boud laket o divrec'h en-dro d'ar gwe da (e)n-om delc'hen** : Et les gens qui étaient sur le bord de la route de Rostrenen devaient mettre leurs bras autour des arbres pour se tenir *(Kergrist)*

- **Be aes gati** : Être à l'aise ; **Med noa ket debret (a)nèi (a)naoñ, oa-hañw ket aes gati (a)naoñ !** : Mais il ne l'avait pas mangée, il n'était pas à son aise avec elle ! *(Sant-Wazheg)*
- **Be a-benn da** : Réussir à ; **Med memes-tra mamp bet ur spontadenn, pegur soñje demp vijemp ket 'benn da lao an tan** : Mais nous avons quand-même eu une frayeur puisque nous pensions que nous n'aurions pas réussi à éteindre le feu *(Plouïe)*
- **Be amañ evid + *vb.*** : Être ici de son rôle de + *vb.* ; **Me zo amañ 'vid delc'hen ar breiou-karr** : Mon rôle est de tenir les brancards de la charrette *(Poullaouen)*
- **Be a-walc'h evid** : Être capable / Pouvoir / & Valoir autant que ; **N'on ket walc'h 'vid kaoud bara** : Je ne suis plus capable d'avoir de pain *(Landelo)* ; **Hezh (v)o walc'h 'vid tap anaoñ** : Il sera bon pour se faire prendre *(Landelo)* ; **N'oc'h ket walc'h 'vid dispartïañ (a)nê gol gàer an eil deus heben** : Vous ne pouvez les séparer proprement l'une de l'autre *(Landelo)* ; **Beñ un dra menneket neus-hè 'vid pass kaoud bigwale petrame n'eint ket walc'h 'vid kaoud** : Ben ils ont quelque chose pour ne pas avoir d'enfants ou-bien ils ne peuvent pas en vaoir *(Sant-Hern)* ; **Honn(ezh) oa a-walc'h 'vid ur paotr, honn(ezh) war ar voudenn pe da lakad traou war ar bateus, ur paotr oa ket re doc'h hoñzh 'ha !** : Elle valait autant qu'un homme, sur le gerbier ou à alimenter la batteuse, un homme ne lui était pas supérieur ma foi ! *(Ponvel)*
- **Be ba kaoud *ub.*** : Être aux côtés de *qqn.* ; **Ba ma c'haoud (e)ma** [ba mə 'hɔwt ma] : Il est à mes côtés *(Plouïe)*
- **Be ba'r + *langaj*** : Parler + *langue* ; **Ar re zo ba'r galleg** : Ceux qui parlent français *(Laz)*
- **Be ba'r mare ga *udb.*** : Être à jour dans *qqchose* ; **Ba'r mare (e)moun ga ma labour** : Je suis à jour dans mon travail *(Plouïe)*
- **Be barzh** : Être dans / Habiter ; **Anglichen zo barzh** : Des Anglais y habitent *(Berrien)*
- **Be da *ub.*** : Appartenir à *qqn.* ; **Ar park zo din-me** : Le champ m'appartient *(An Uhelgoat)* ; **Sete (e)ma toud din-me** : Donc tout m'appartient *(An Uhelgoat)* ; **Ma ! Neuhe é doc'h !** : Eh bien ! Alors elle est à vous ! *(Sant-Wazheg)* ; **Ar park n'é ket doc'h !** : Le champ n'est pas à toi ! *(Speied)* ; **Toud an traou oa bet dèoñ** : Tout lui appartint *(Plonee)* ; **An hi(ni) é feurm Kergaradec daoñ !** : Celui qui possède la ferme de Kergaradec ! *(Skrigneg)* ; **Coat Bras oa demp, da ma zad-ïou oa toud !** : Coat Bras nous appartenait, tout était à mon arrière-grand-père ! *(Skrigneg)* ; **Lanneier Botcol vé lar(e)t, med oant ket dimp toud hañ !** : On dit Les Landes de Botcol, mais elles ne appartenaient pas toutes hein ! *(Sant-Nigouden)*
- **Be da *ub.* (da) + *vb.*** : Avoir à + *vb.* ; **Me(d) be zo plass partoud dre-ahe mechañs, me gè(v) la n'é ket doc'h mond dé Gareis** : Mais il y a de la place partout par là j'espère, je crois que vous n'avez pas à aller à Carhaix *(Laz)* ; **Ha me yey d'o(be)r un atak (e)vi(d)oc'h, n'o ket doc'h d'hond war-wel ha me vrevo toud ar re-he-all** : Et j'irai faire une attaque pour vous, vous n'aurez pas à apparaître et je briserai tous ces autres-là *(Plonee)*
- **Be da veañ** : Devoir être / Être à ; **Ar reñ-h(e) so da veañ suprimet ahe ! Ar re zo sec'h !** : Ils sont à supprimer là ! Ceux qui sont secs ! *(Skrigneg)*
- **Be (deus / da)** : Être de / Concerner ; **Deuh ar chimi é an dra-he matresse** : Ça concerne peut-être la chimie *(Skrigneg)* ; **Toud ar re zo ba Speied n'eint ket da Speied anê 'è !** : Tous ceux qui sont à Spézet ne sont pas non-plus de Spézet ! *(Speied)*
- **Be deus ar re + *ad.*** : Faire partie des ; **Oa ket deus ar re-wellañ** : Il ne faisait pas partie des meilleurs *(Plouïe)*
- **Be deusoute / Be da'nê** : Y en avoir ; **Oh ! Ar bla-m(añ) zo da'nê tieñ ! Ged(o)n ! Ba-am(añ) weler kemmes(k) ar park wechou, vé daw sevel a-bred da 'r mintin** : Oh ! Tiens y en a cette année ! Des lièvres ! Ici on en voit parfois confondu dans les champs, il faut se lever tôt le matin *(Speied)*
- **Be emsaw a-walc'h** : Être dans les temps ; **Emsa' 'walc'h on** : Je suis dans les temps *(Kergrist)*
- **Beañ etre e zow soñj** : Hésiter ; **'Tre i zow joñj oa 'benn-neuhe** : Pour-lors il hésitait *(Skrigneg)*
- **Be evid** : Pouvoir ; **N'oc'h ket 'vid kousked ?** : Vous ne pouvez pas dormir ? *(Poullaouen)* ; **Pa n'out ket 'vid mond kin** : Quand tu ne peux plus avancer *(Skrigneg)* ; **Bale n'on ket 'vid o(be)r** : Je ne peux pas marcher *(Kallag)* ; **N'oun ket kàer 'vid lared doc'h ahe** : Là je ne peux guère vous dire *(Kleden)* ; **Ah beñ oa ket 'vid kaoud (ne)med un' pe diw !** : Ah ben on ne pouvait avoir seulement qu'une ou deux ! *(Sant-Wazheg)* ; **Ba'r Frañs oah ket 'vi' o(be)r an dra-he (aha)noh !** : En France vous ne pouviez pas faire ça ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Me(d) ma vé ket ma zud 'vid sevel 'nèi, me a rey !** : Mais si mes parents ne peuvent pas l'élever, moi je le ferai !

*(Skrigneg)* ; **Pet(r)a larche hemañ ?! Oa ket 'vid lar(e)d mann e-bed !** : Qu'aurait-il dit ? Il ne pouvait rien dire ! *(Skrigneg)* ; **N'on ket 'vid o(be)r, re divêd oc'h deut da glask aha(n)on** : Je ne peux rien faire, vous êtes venu me chercher trop tard *(Berrien)* ; **Re divêd oc'h deut da glask aha(n)on, n'on ket 'vid pareiañ (a)ha(no)h** : Vous êtes venu me voir trop tard, je ne peux pas vous guérir *(Berrien)* ; **Oaint ket 'vid bevañ, sete reñkent ober un dra bennaket-all ba'r c'host-all (a-)benn kaoud boued** : Ils n'arrivaient pas à vivre, ils devaient donc faire quelque chose d'autre de l'autre côté afin de trouver de la nourriture *(An Uhelgoat)*

- **Be ga *udb.*** : Parler de *qqchose* (souvent) / Être occupé à *qqchose* ; **Ma mamm vije ga'n dra-he a-raog** : Ma mère parlait souvent de ça avant *(Plouïe)*
- **Be gelvet da veañ** : Être appelé (-e) à être ; **Mar vé ar vresel, Brest zo ur gêr hag a zo gelvet da veañ bet distrujet** : S'il y a la guerre, Brest est une ville appelée à être détruite *(Berrien)*
- **Be kalz trous deusoutoñ** : Faire grand bruit de soi ; **Ar Rusquec zo bet kalz trous deusouti** : Le Rusquec a fait grand bruit de lui *(Landelo)*
- **Be klañw ga *ub.*** : Être rendu malade par *qqn.* ; **Med hezh oa klañw ga houmañ blam houmañ oa aet di** : Mais elle l'avait rendu malade du fait qu'elle y était allé *(Kolloreg)*
- **Be kont** : Être équitable ; **Mod-se (e)ma ket kont** : C'est pas équitable comme ça *(Landelo)*
- **Be krog ga** : Commencer par ; **Vïe ket gwal sklêr damp, pugur vise ket gwal gwenn (a)naoñ, pugur vïer krog ga tamouesiñ (a)naoñ** : Pour nous il n'était pas très clair puisqu'il n'était pas bien blanc puisque qu'on commençait par le tamiser *(Plonee)*
- **Be leuniet** : Être plein(e) (saoul(e)) / Être pleine (animal) ; **Mew-dall ? Pé vé leuniet !** : Complètement bourré ? Quand il est plein ! *(Skrigneg)* ; **Med me gav din é leuniet** : Mais je pense qu'elle est pleine (jument) *(Karnod)*
- **Be o tond da + *vb.*** : Venir de + *vb.* ; **Ar veuc'h zo 'tond da alañ ha neus bet un tarow bihen** : La vache vient de vêler c'est un petit taureau *(Pleiben)*
- **Be pell (é/o) + *vb.*** : Mettre du temps à + *vb.* ; **Lod vé pell (é) tiskiñ** : Certains mettent du temps à apprendre *(Plouïe)*
- **Be sell da** : Prévoir ; **Eo-eo ! E(rr)i en oad eh é hag ar re-all zo bras deja ! Oamp ket sell da veañ kin** : Si-si ! À l'âge qu'elle a et les autres sont déjà grands ! Nous n'avions plus prévu d'en avoir (des enfants) *(Skrigneg)*
- **Be tomm daoñ** : Avoir chaud ; **Tomm oa din !** : J'avais chaud *(Berrien)*
- **Be trôet da** : Avoir tendance à ; **Ha neuhe trôet oa an dud 'e d'o(be)r viss deu(h) 'n eil d'egile** : Et alors les gens étaient également enclins à se jouer des tours *(Brennilis)* ; **Bremañ me gemeron ket kalz a gafe, me zo trôet kentoc'h da gemer Ricoré** : Dorénavant je ne prends plus beaucoup de café, j'ai plutôt tendance à prendre de la Ricoré *(Berrien)*
- **Be trôet war** : Tendre vers (fig.) ; **Lod so mïoc'h trôet war *le navet*** : Certains tendent plus vers le navet *(Skrigneg)*
- **Be *udb.* d'e heul** : Traîner *qqchose* ; **Ar putoch so c'hwezh fall d'i heul** : Le putois traîne une mauvaise odeur *(Poullaouen)*
- **Be *udb.* gantoñ** : Avoir *qqchose* (maladie) / Posséder *qqchose* ; **Ar c'hroup zo gantoñ** : Il a le croup *(Plouïe)* ; **Du-mañ oa un' deus tud demp 'è hag a teue du-mañ alïes da zivejañ, p(e)dur oa ur pezh feurm ga ma zud** : Il y avait aussi chez nous une personne de notre famille qui venait souvent travailler à la journée, puisque mes parents possédaient une grande ferme *(Skrigneg)*
- **Be *udb.* toud** : Être couvert (-e) de *qqchose* ; **An troad-all oa ket gwelc'het oa kime tei(l) toud** : L'autre pied n'était pas lavé il était couvert de fumier *(Skrigneg)*
- **Be un' bihen da veañ** : Attendre un enfant ; **Sete oa ket gwal gontant pa na gouïet la oa un' bihen da veañ !** : Elle n'était pas très contente lorsqu'elle avait su qu'elle attendait un enfant ! *(Skrigneg)*
- **Be un' bihen gati** : Porter un enfant (enceinte) ; **Sidonie zo un' bihen gati** : Sidonie porte un enfant *(Skrigneg)*
- **Be war *ub.*** : Appartenir à *qqn.* ; **An heñi peus làeret (a)nèi zo war'naoñ !** : Elle appartient à celui à qui tu l'as volée ! *(Sant-Wazheg)*
- **Be war *udb.*** : Recouvrir *qqchose* ; **Daoust ha m(a) oa an erc'h war an dou(a)r** : Malgré la neige qui recouvrait le sol *(Skrigneg)*
- **Be yin dèoñ** : Avoir froid ; **Oyow hemañ é yin dèoñ** : Oh là il a froid *(Plouïe)*
- **Bremañ zo 'hond da veañ** : Ça va faire maintenant ; **Prenet ma (a)nèi bremañ zo 'hond da veañ tri bla so** : Je l'avais achetée, ça va faire maintenant trois ans *(Karnod)*
- **Da ve / Da vi** : Arriver (nouvellement) ; **Hag a zo prest un'-all da ve** : Et il y en a un autre sur le point d'arriver (nouveaux né) *(Plouïe)* ; **Hag ema devezh ar gouel da vi dimerc'her** : Et le jour de la fête se trouve être mercredi prochain *(An Uhelgoat)*
- **Hallev be** : C'est bien possible ; **Beñ matre'n... N'ounn ket (aha)naon, hallev be, matre'n walc'h, ya** : Ben peut-être... Je ne sais pas, c'est bien possible, probablement, oui *(Sant-Wazheg)*
- **N'eus ket (kin) (a)naoñ** : Il n'existe pas (plus) ; **Ah ya 'h o(be)r troiou war (a)r maes da werzhañ dilhad, werzhañ traou a-mod-se ha n'eus ket kén 'nê** : Ah oui à faire des tours à la campagne pour vendre des vêtements, vendre des choses comme ça qui n'existent plus *(Sant-Wazheg)*
- **O hond da veañ + *amzer* + so** : Ça va faire + *temps* ; **Oh ! O hond da veañ tregont la so** : Oh ! Ça va faire trente ans *(Skrigneg)* ; **'Hond da ve dow vla so ganin hag a 'n-im lakeet da labour(a)d !** : Ça va faire deux ans qu'il est avec moi et il s'est mis à travailler ! *(Lannedern)*
- **Sete (<u>e)ma</u> braw an amzer** : Voilà que le temps est beau (<u>passager</u>) / **Braw <u>é</u> an amzer** : Le temps est beau (<u>constant</u>) *(Plouïe)*
- **Ti zo barzh !** : Tu t'y connais ! / T'es dans le coup *(Plouïe)*

- **Un tammig so** : Un petit bout de temps ; **Meus ket gwelet (a)nèi un tammig so** : Ça fait un petit bout de temps que je ne l'ai pas vu (elle) *(Plouïe)*
- **Ur moman (vo/ho)** : Il viendra un moment ; **Goud(e) no gwraet ar pajou toud-ar-jeu, ur moman ho ha (e)n-em ga(v)o** : Après qu'il aura réalisé les pas et tout le tintouin, il viendra un moment où il se trouvera *(Plourac'h)*

**BIBLÏOTEK** [bibliotɛk] : n.m. (pl. **-ou** [biblio'tɛku]) ; Bibliothèque

✗ *cf.* : ***diksionêr, journal, kelachou, lewr***

**Leveriou biblïotek gomeren ha traou...** : Je prenais des livres de bibliothèque et autres... *(Kallag)*

**BICHED** ['biʃəd-t] : [***biched*** 1992] n.f. : Poche

✗ *syn.* : ***godell*** ; & *cf.* : ***pochon***

**Dre ar viched digor** : Par la poche ouverte *(An Uhelgoat)*

**BICHENNIÑ** [bi'ʃɛni] : vb. ; Bichonner

✗ *syn.* : ***babichenniñ***

**Amañ gousk (a)ssames ganiñ hag me à vichenniñ 'nèi un tamm** : Ici elle dort avec moi et je la bichonne un peu *(Skrigneg)* ; **An dra-he é ar gwellañ toud ! An dud-kozh, houzoh walc'h, a blij dê kaoud o bugale vihen 'e hañ ! Ahe vêr bichennet !** : C'est ce qu'il y a de mieux ! Les grands-parents, vous savez bien, aiment avoir leurs petits enfants aussi hein ! Là on est bichonné ! *(Skrigneg)*

**BIDAÑ** [bi'dɑ̃] : [***bidañ*** 1983] n.m. ; Petit biniou

✗ *cf.* : ***binïou*** ; & *cf.* : ***bombard***

- **Loch ar bidañ** : Taudis où l'on mène une vie dissolue *(Berrien)*

**BIDENN / BITENN** ['biːdən] ['bitən] : [***bidenn*** 1938] n.f. (pl. **-ou** [bi'(d/t)ɛnu]) ; Blague / Sornette

✗ *syn.* : ***bourd, fars, rantikou***

**Konto bitennou** : Raconter des blagues *(Karais)* ; **Kontañ bidennou** : Raconter des blagues *(Laz)*

**BIDOC'HIG / BIDOLIG** [bi'dɔ̀ː(h/l)ig-k] : [***bidorc'h*** 1868 ; ***bidohig*** 1976] n.m. ; Benjamin (-e) / Dernier (-e) né (-e)

**Bidoc'hig hi zad !** : La petite fille à son papa ! *(Skrigneg)*

**BIDON** ['biːdɔ̃n] : [***bidon*** 1992] n.m. (pl. **-iou** [bi'dɔ̃nju]) ; Bidon

**Oh ! N'é ket, ur machin hir sè ha leun bidoniou barzh** : Oh ! Non, un long machin rempli de bidons *(Karnod)* ; **Da zespun laezh ? Neu'n vis(e) jerret in bidoniou** : Pour collecter du lait ? On le ramassait alors en bidons *(Karnod)* ; **Da zigentañ vije ga bidoniou, passeet bemde da zespugn bidoniou ugent ahe ha goud(e) oa laket ar bak a laezh** : Au départ c'était avec des bidons, on passait quotidiennement collecter des bidons de vingt là et après on a mis le bac à lait *(Berrien)* ; **Deus an hañw vij(e) passêt diw wech blam da pass d'ar laezh da drenkiñ ba'r bidoniou, pugur oa ket refroadisseurien na mann e-bed !** : L'été on passait deux fois pour que le lait ne tourne pas dans les bidons, puisqu'il n'y avait pas de refroidisseurs ni rien ! *(Karnod)* ; **Ha war-lerc'h neu'n ziskargès da gomioñ da-hun, ga bidoniou dow-ha-dow ha war-lerc'h hadjerrès ha basseent ba'r *laveuse* pé vijent riñset ha hadtapès 'nê** : Et alors ensuite tu déchargeais ton camion tout seul, les bidons deux par deux et ensuite tu collectais à nouveau et ils passaient dans la laveuse lorsqu'ils étaient vidés et tu les reprenais *(Karnod)*

**BIDONIAD** [bi'dɔ̃jəd-t] : [***bidonad*** 1931] n.m. (pl. **bidoniajou** [bidɔ̃'njɑːʒu]) ; Plein bidon de

**Ur bidoniad-dour war ar leur** : Un bidon plein d'eau sur le sol *(Poullaouen)* ; **Ha war-lerc'h neu'n pé 'h ees d'ar feurmiou ha ma vije pemp bidoniad-laezh, leuskès pemp-ell, re-net ! Leuskès pemp ha dapès pemp !** : Et alors ensuite lorsque tu allais dans les fermes, s'il y avait cinq bidons plein de lait, tu en laissais cinq autres, des propres ! Tu en laissais cinq et tu prenais cinq ! *(Karnod)*

**BÏER** ['biːɛr] : [***byer*** 1633] n.m. ; Bière

✗ *m. comp.* : ***goell-bïer*** ; & *cf.* : ***boesson, chistr, gwin, gwin-ardent, lambig...***

**Me ree bïer (iv)e, leun bïer (iv)e** : Je faisais aussi de la bière, plein de bières *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Mé niz vé 'prepariñ an dra-he : Gwin gwenn vé lakeet, siro ha gou(de)-se bïer** : C'est mon neveu qui prépare ça : On met du vin blanc, du sirop et ensuite de la bière *(Laz)* ; **Goude-se pad ar bresel amañ hi-mañ me meus bet gwraet bïer amañ hi-mañ (iv)e, ba'r Frañs (iv)e** : Ensuite pendant la guerre ici-même j'ai eu fait aussi de la bière ici-même, en France également *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ha (a-)benn ar fin oa deut sec'hed dèoñ ha oa-ñw aet ba ur plass ha oar é werzhañ bïer** : Et pour finir il eut soif et partit sur une place où l'on vendait de la bière *(Lokered)* ; **Med bïer, nin a ree bïer (iv)e hag ba'r bïer vise deja kemed deugreiou barzh, kemend alkol barzh (e)vel ba'r gwin** : Mais de la bière, nous faisions aussi de la bière, et la bière contient déjà autant de degrés, autant d'alcool que dans le vin *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ha pé vise gwraet ar bïer ganin, me ajoute ar gwin barzh ha sete hezh vise gwin ha hezh vise bïer, petilhañ un tamm, me(d) vise blas ar gwin gantoñ** : Et lorsque je faisais la bière, j'y ajoutais le vin, c'était donc du vin et de la bière, un peu pétillant, mais ça avait le goût du vin *(Ar C'hastell-Ne)*

**BÏESKWAJOU / BISKWAJOU** [bis'kwɑːʒu] : n.pl. ; Rigoles (dans la berme pour évacuer l'eau de la chaussée)

✗ *cf.* : ***gwazh, gwazhiñ***

**Ober biskwajou evid dizouriñ** : Faire des rigoles pour drainer *(Poullaouen)*

**BIGOUDI** [bi'gu.di] : n.m. (pl. **bigoudïou** [bigu'diju]) ; Bigoudi

✗ *cf.* : ***blew, friser-blew, pennad-blew, perukenner***

**Ha deuh ar lamp-se neuhe vije digasset traou domm warne, sete oa hom venn dindan ar machin ar mod-se ha bigoudïou war da benn ! An dra-he oa pounner ken a oa !** : Et de cette lampe-là on apportait des choses chaudes dessus, nos têtes étaient donc sous cette machine comme ça, des bigoudis sur la tête ! C'était si lourd ! *(Skrigneg)* ; **Barzh Skrigneg amañ oa un' hag a vije vriser-blew hag a na 'velt ur lamp bras ahe kajemant hag a vije tommet, kajemant vije devet da vlew dit hag a vije breñchet hezh war an elektrissite hag a vije laket dit neuhe bigoudïou !** : Ici à Scrignac il y en avait un qui était coiffeur pratiquant la frise des cheveux, il avait là comme une grande lampe qui était chauffée, tes cheveux étaient quasiment brûlés, il la branchait sur le courant et on te mettait alors des bigoudis *(Skrigneg)*

**BIHAN / BIHEN** ['bijɛn] [bijn] ['biːn] : [gaul. ***biccos*** ; vx. br. ***bican, becan*** ; ***bihan*** 1499] ad. ; Démuni (-e) / De niveau bas / Mon petit (ma petite) / Petit (-e) / Peu / & ad. antéposé : Petit / Mal / Très peu ; **UN' BIHEN** : Un nouveau-né / **BIHANNIG** [bi'ɑ̃nig-k] : n.m. ; Petiot / Tout petit / & ad. Fort peu

✗ *m. comp.* : ***bis-bihan, troc'héres-vihen*** ; & *cf.* : ***bugel, kroadur, rañveg***

◆ Démuni (-e) ; **Nin zo re vihen** : Nous sommes trop démunis *(Landelo)*

◆ De niveau bas ; **E(rr)o é bihen an dour ba'r stêr** : Le niveau de l'eau est bas dans la rivière *(Poullaouen)*

◆ Fort peu ; **Bi so erc'hent, med bihannig** : Il y a de l'argent, mais fort peu *(Poullaouen)*

◆ Mon petit (ma petite) ; **Ro â din 'ta bihen ! / Gwrè â din 'ta bihen !** : Fais-moi donc un câlin mon petit ! *(Skrigneg)*

◆ Nouveau né ; **Matresse no un' bihen** : Peut-être aura-t-elle un nouveau-né *(Plouïe)* ; **Matresse vo un' bihen bennako ur wech bennako** : Peut-être y aura-t-il un nouveau-né un de ces jours *(Plouïe)*

◆ Petit (-e) ; **Ba'r feurmou bi'n** : Dans les petites exploitations *(Plouïe)* ; **Ur c'hender bihen din** : Un petit cousin à moi *(Poullaouen)* ; **Re-vihen meus ket douget kalz** : Je n'ai pas porté beaucoup de petites *(Plouïe)* ; **Hemañ zo ur c'hroadur bihen** : C'est un petit enfant *(Lannedern)* ; **Pe oan bi'n gaosee ke(t) (a)n dud (ne)med brezhoneg** : Quand j'étais petit les gens ne parlaient que breton *(Duod)* ; **Me zo hond da gaoud ur paotr pihen pe ur plac'h vihen !** : Je vais avoir un petit garçon ou une petite fille ! *(Sant-Hern)* ; **Med be so ur verc'h vihen, ahe é bihen ahe mad, pemp pla é** : Mais il y a une petite fille, là elle est petite bien, elle a cinq ans *(Skrigneg)* ; **Hag omp komañset ga diw veuc'h bennaket, bihen omp komañset heñ ! Amañ oa strish(o)c'h 'n traou, plass oa ket…** : Et nous avons commencé avec deux vaches, nous avons commencé petit hein ! Ici c'était plus étroit, il n'y avait pas de place… *(Plonee)*

◆ Tout petit ; **Tammou gwir bi'n fin da evañ gwin kozh** : De tout petits verres fins pour boire du vieux vin *(Skrigneg)*

➢ **An hik a gresk d'ar bihannig / Hag a gass ar re-gozh d'ar marw-mik** : Le hoquet fait grandir le petiot / Et fait mourir les vieux *(Plouïe)*

➢ **An hini bihen / An hini vihen** : Le p'tit / La p'tite ; **Hag an hi(n)i vihen neus prenet ur botou** : Et la p'tite a acheté une paire de bottes *(Skrigneg)* ; **Memes an (hi)ni vihen na kollet hi bilhed a zeg deja !** : Même la p'tite avait déjà perdu son billet de dix ! *(Skrigneg)*

➢ **Ar bihannañ** : Le plus petit / La plus petite ; **Me meus ket bet chañs da wel(ed) bugale vihen pa oan yowank, pudur me oa ar bihannañ** : Je n'ai pas eu la chance de voir des petits enfants lorsque j'étais jeune, puisque c'était moi la plus petite *(Skrigneg)*

➢ **Ar re-vihen** : Les petits ; **Re-gozh ha re-vihen neuhe !** : Les vieux et les petits alors ! *(An Uhelgoat)*

➢ **Ar re-vihen tre** : Les tout petits / Les enfants en bas âge ; **Kass(e)t-kuit da 'r ferm ga un neubeud bugal(e), matreh(e) oa tri pe be(va)r b(e)nneket c'hoah, re-vihen tre** : Expulsé de la ferme avec quelques enfants, il en avait encore peut-être trois ou quatre, en bas âge *(Laz)*

➢ **Be un' bihen da veañ** : Attendre un enfant ; **Sete oa ket gwal gontant pa na gouïet la oa un' bihen da veañ !** : Elle n'était pas très contente lorsqu'elle avait su qu'elle attendait un enfant ! *(Skrigneg)*

➢ **Be un' bihen gati** : Porter un enfant (enceinte) ; **Sidonie zo un' bihen gati** : Sidonie porte un enfant *(Skrigneg)*

➢ **Bara-bihen** : Petit(s) pain(s) ; **Bar'-bihen, pep-heñi e heñi vis(e) laket barzh** : Des petits pains, chacun mettait le sien à l'intérieur *(Sant-Wazheg)* ; **'Benn vis(e) tomm(e)t ar forn vis(e) laket bar'-bihen barzh da gomañs** : Quand il était chauffé au four on y mettait des petits pains pour commencer *(Sant-Wazheg)*

➢ **Bihannoc'h (evid)** : Plus petit (e) (que) ; **Ma vê feurmou bihannoc'h a save tud da seizh eur** : Si c'étaient de plus petites fermes les gens se levaient à sept heures *(Plouïe)* ; **Ar c'hwil-kaoc'hêr, ur c'hwil du, bihannoc'h é 'vi(d) ar c'hwil-derw, me(d) hirroc'h un tamm** : Le bousier, un insecte noir, il est plus petit que le hanneton, mais un peu plus long *(Skrigneg)* ; **Ha vijent tachet a-peu-prè ha goude ziminüe an tach, vije bihannoc'h ar mein, beñ an tachou oa bihannoc'h 'è !** : Et elles étaient clouées à peu près et après le clou diminuait, les ardoises étaient plus petites, ben les clous étaient également plus petits ! *(Skrigneg)*

➢ **Bihen-tre** : Tout(e) petit(e) ; **Med bihen-tre oaint** : Mais ils étaient tout petits *(Plouïe)* ; **Pe oad oa ? – Bihen-tre, med tro-walc'h (e)vid baleo** : Quel âge avait-il ? – Tout petit, mais assez (grand) pour marcher *(Berrien, Plouïe)* ; **Me meus aneet un' pa oan bihen-tre ha oa ur pennher 'è** : J'en ai connu un quand j'étais toute petite qui était également fils unique *(Plouïe)* ; **Amañ gi-mañ oa un tamm dèn bihen-bihen chom amañ, bihen-tre oa** : Ici-même il y avait un p'tit gars tout petit qui habitait là, il était très petit *(An Uhelgoat)*

➢ **Bras-ha-bihen** [brasa'bijən] : Petit(s) comme grand(s) / Adulte(s) et enfant(s) ; **Me n'espernan den e-bed, bras-ha-bihen** : Je n'épargne personne, adultes et enfants *(Berrien)*

- **Da verenn vihen** : Au goûter ; **Da ver(e)nn-vihen vïe debet bar(a)-lard blam da gaoud an amann da werzhañ !** : Au goûter on mangeait du pain au saindoux afin d'avoir du beurre à vendre ! *(Plonee)*
- **E(rr)i é bihen an dour ga'r pato** : Il est au bord de la faillite *(Plourac'h)*
- **Frikou bihen** : Petit fricot (viande, carottes, ognons, etc. sans patates) ; **Frikou bihen vije da greis-te, vij(e) ket laket ar patates barzh, vije kime kig ha un tamm legumach, karotes hag ognon ha-traou mo(d)-se** : Le petit fricot était à midi, on n'y mettait pas de patates, il n'y avait que de la viande et un peu de légumes, des carottes, ognons et autres *(Ar Fouillez)*
- **Ha n'é ket un tamm bihen c'hoazh !** : Et ce n'est pas qu'un peu encore ! ; **Neuhe vije poan ga'n ed ha kemer poan ba traou toud ! Oh ya ! N'é ket un tamm bihen c'hoazh !** : Alors on peinait avec le blé et on se donnait du mal dans tout ! Oh oui ! Et ce n'est pas qu'un peu encore ! *(Berrien)*
- **In bihen** : Depuis petit ; **Me(d) alerjik é deuh i gazh 'è ! Ha koulskoude é sa(v)et gantoñ in bihen ha-toud ! Ha bremañ dre ma teu war an oad, daon ! N'andur ket kin...** : Mais il est aussi allergique à son chat ! Et pourtant il est élevé avec lui depuis petit et tout ! Et maintenant à mesure qu'il avance en âge, dam ! Il ne supporte plus... *(Skrigneg)*
- **Ma faotrig bihen** : Mon tout petit
- **Merc'h vihen** : Petite fille ; **Ma merc'h vi'n zo un tammig koumoutenn** : Ma petite fille est une petite poupée *(Plouïe)*
- **Pe-moc'h bihen** : Poulette (ampoule aux mains) (m-à-m. cochon petit) ; **Pa rees ur pe-moc'h bihen war da zorn a teue dour ha gwad assames, sell an dra-h(e) oa liswad !** : Lorsque tu te faisais une ampoule à la main, du liquide et du sang apparaissaient en même temps, c'étaient donc des sérosités ! *(Skrigneg)*
- **Powr-kaezh bihen powr** : Pauvre tout petit ; **Ah beñ ar powr-kaezh bihen powr...** : Ah ben le pauvre tout petit... *(Laz)*
- **Un' bihen-bihen** : Un tout petit *(An Uhelgoat)*
- **Un tamm bihen** : Un petit peu ; **Ar re zo koshoc'h (e)vito(n)-m(e) un tamm bihen 'e** [œntɑ̃m'bijɛnɛ] : Ceux qui sont un petit peu plus vieux que moi *(Skrigneg)*

**BIHAN-ROSTED** ['bijɛn,rɔsəd-t] : ad. ; Tout (-e) rabougri (-e)

**Hezh zo ur rostadenn, un tamm dèn bihen-rosted !** : C'est un gringalet, un petit gars (tout) rabougri *(Skrigneg)*

**BIHANNAAD** [biɑ̃'nɑːd-t] : [***bihanhat*** 1499] vb. ; (s') Amenuiser / Diminuer / Rapetisser

✗ *syn.* : ***digreskiñ, diminüiñ, disterraad***

**Daw oa bihannaad hi sae** : Il fallait rapetisser sa robe *(Poullaouen)*

**BIKEN** ['bicen] : [***biquen*** 1659] ad. ; Jamais (dans le futur)

✗ *syn.* : ***biskoazh, gwech e-bed, james, morse*** ; & *cf.* : ***ataw, dalc'h-mad, evid ar wech toud, papred***

**Biken mije kredet** : Jamais je n'aurais cru *(Poullaouen)* ; **Biken n'yein di gast !** : Putain je n'y mettrai jamais les pieds ! *(Pleiben)* ; **Nann, biken nïemp choñj an dra-he !** : Non, nous n'aurions jamais pensé ça ! *(Plonee)* ; **Pa ne basseent ket su(zhu)nvezh penn-da-benn biken mennaket** : Puisqu'ils ne passaient jamais une semaine entière *(Poullaouen)*

- **Oll biken james** : Jamais ô grand jamais *(Poullaouen)*

**BIKETEN** [bi'kɛtən] : [***biketenn*** 1992] n.m. (pl. coll. **biket**) ; Biquette

✗ *syn.* : ***bouch, gawr*** ; & *cf.* : ***boc'h***

**Ur vouch zo ur biketen** : Une chèvre c'est une biquette *(Plouïe)*

**BIL** [biːl] : [***bil*** 1936] n.m. (pl. **-ou** ['bilu]) : Bile

✗ *syn.* : ***nec'hamant*** ; & *cf.* : ***ambren, anken***

**Res ket (a) vilou** : Ne te fais pas de bile *(Berrien)* ; **Rañw ket bil !** : Je ne me fais pas de bile ! *(Landelo)* ; **Res ket bilou 'vi(d) hezh** : Ne te fais de bile pour lui *(Poullaouen)*

**BILBERN / BENBERN** ['bilbɛrn] ['benbɛrn] : [***bilbern*** 1992] n.m. (pl. **-ou** [bil'bɛrnu] [ben'bɛrnu]) ; Amas / Entassement de

✗ *syn.* : ***mell bern, pezh bern*** ; & *cf.* : ***béc'hiad, bern***

◆ Amas ; **Ur bilbern pitrabes** : Un amas de betteraves *(An Uhelgoat)* ; **Ablame se debowe neuhe ba Beg Gewr zo ur benbern mein bras (e)vid ampech (a)nèañ d'ond maes en-dro** : C'est pour ça depuis lors à Bec Geor se trouve un amas de grosses pierre pour l'empêcher de ressortir *(Landelo)*

**BILH** [biʎ] : [***bilh*** 1927] n.m. (pl. **-ou** ['biʎu]) ; Bille de bois

✗ *cf.* : ***koat***

**Ur charretour gad un denn vad (é) sklejañ bilhou da vord an hent** : Un charretier avec un bon attelage trainant des billes de bois jusqu'au bord de la route *(Poullaouen)*

**BILHED** ['biːjəd-t] : [***bilhed*** 1927] n.m. (pl. **bilhejou** [bi'eːʒu] **bilhojou** [bi'ʎoːʒu]) ; Billet / Bulletin

✗ *cf. :* ***arc'hant, chek, mone, pezh***

◆ Billet ; **Ar bilhojou oa ket daw lak(a)d anê ba'r lessiveus** : Il n'était pas nécessaire de mettre les billets dans la lessiveuse *(Sant-Wazheg)* ; **Aet da brenañ ar bilhejou d'ar gar** : Parti acheter les billets à la gare *(Poullaouen)* ; **Pet(r)a zo gwelloc'h dit : Ur chek pe ur bilhed ?** : Que préfères-tu : Un chèque ou un billet ? *(Poullaouen)* ; **Memes an (hi)ni vihen na kollet hi bilhed a zeg deja !** : Même la p'tite avait déjà perdu son billet de dix ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! P(a) ho bilhejou barzh da assïed, tap un' ha leusk ar peur-rest ga'r person !** : Oh ! Lorsque tu auras des billets dans ton assiette, prends-en un et laisse tout le reste au recteur ! *(Skrigneg)* ; **Pé vise gwerzh(et) ur lon m(e)nneket neu'n vise ur bilhed pennaket pe diw ma'hat ha gouel-Mikêl vise daw pêo (iv)e, vise daw lak erc'hent (a)-gost(e) hañ** : Lorsqu'on vendait une bête quelconque alors il y avait sûrement un billet ou deux et il fallait payer la saint-Michel, il fallait mettre de l'argent de côté hein *(Ponvel)* ; **Goude-se ma zigouee an dud mervel, pé 'h êr da bleg ar liñseriou vis(e) ka(v)e(t) ar bilhojou a-wechou ba-tous(k) ar liñseriou** : Ensuite s'il arrivait aux gens de mourir, lorsqu'on allait dans le pli des draps on trouvait parfois des billets parmi les draps *(Sant-Wazheg)*

◆ Bulletin ; **Choaset mad ho pilhed** : Choisissez le bon bulletin *(Poullaouen)* ; **Just a-walc'h ! Pé vé o bilhed gante zivreseint (a)nèeñ ha lakaegn (a)n heñi-ell ma negn c'hoant** : Justement, lorsqu'ils ont leur bulletin ils le déchirent et mettent l'autre s'ils veulent *(Kalaner)*

➢ **Chech e vilhed fall** : Tirer le mauvais billet ; **(A-)wechou a chechent o bilhed fall** : Parfois ils tiraient le mauvais billet *(Skrigneg)*

➢ **Tenn ar bilhed** : Tirer un numéro (tirage au sort) *(Poullaouen)*

**BILHETES** [bi'ʎɛtəz-s] : [***bilhetes*** 1992] coll. (sing. **-enn** [biʎɛ'teːzən]) ; Bûchettes

✗ *syn.* : ***skilhenn*** ; & *cf.* : ***bucher, koat***

**BILHOJOU** [bi'ʎoːʒu] : [***bilhojou*** 1992] n.pl. ; Mancelles (courroies entre le collier et les traits)

**Ar strapenn vise laket ar gordenn war'nèi (e)vid stardo ar bilhojou** : On mettait la corde sur le pieu pour serrer les mancelles *(Poullaouen)*

**BINAD** ['biːnəd-t] : vb. ; Biner

**Petram pa 'h eemp da vinad ! Vij(e) ket moien da bad gante !** : Ou-bien lorsque nous allions biner ! On ne pouvait pas tenir à cause d'eux ! *(Skrigneg)*

**BINET** [binɛt] : [***bined*** 1992] n.m. ; Binette

✗ *cf.* : ***boc'h***

**Ar marichal da reparo, ar marichal reñko ho pinet doc'h** : Le forgeron réparera, le forgeron vous arrangera votre binette *(Laz)*

**BINETEN / BINETENN** [bi'nɛtən] : [***binetenn*** 1969] n.m. & n.f. ; Binette

✗ *syn.* : ***boc'h***

➢ **Bineten dowbenneg** : Serfouette ; **Hemañ zo ur bineten penn-trañch ha penn-krog, ur bineten (penn-)dowbenneg** : C'est une serfouette à panne crochet, une serfouette *(Berrien)* ; **Ur bineten dowbenneg hag egile zo ur morzhol da zisplantañ poentennou** : Une serfouette, et l'autre c'est un marteau arrache-clou *(Berrien)*

**BINÏOU** [bi'niw] [bi'niju] : [***binyou*** 1732] n.pl. ; Biniou

✗ *syn.* : ***bidañ*** ; & *cf.* : ***bombard***

**Neb a son ga'r binïou** : Quiconque sonne du biniou *(Poullaouen)* ; **É weled ar binïou ga'r person** : Voyant le biniou aux mains du recteur *(Poullaouen)* ; **Ha dre ene oa ket binïou na bombard d'ar mare-se** : Et par là il n'y avait pas de biniou ni de bombarde à cette époque-là *(Skrigneg)* ; **An ta(d)-kozh ha hezh sone ar binïou ha oagn dow deus ar familh 'è 'sonañ ar binïou ha bombard** : Le grand-père sonnait du biniou, ils étaient également deux de la famille sonnant du biniou et de la bombarde *(Ponvel)* ; **Pé vis(e) frikoiou vïe kan(e)t da zañsal ha vise sonerien ha bombard ha binïou ha vise kanerien, ar re ouïe kan(añ), vïe lar(e)t d'an dud da zond da ganañ !** : Lorsqu'il y avait des gueuletons, on chantait du kan-ha-diskan, il y avait des sonneurs, de la bombarde, du biniou et des chanteurs, ceux qui savaient chanter, on disait aux gens de venir chanter !

**BIÑS** ['bĩ.s] : [***viçc*** 1633 ; ***vins*** 1659 ; ***biñs*** 1732] n.f. (pl. **-ou** ['bĩ.su]) ; Vis

**Hezh é ar maout hag ar viñs hag an dra-m(añ) oa an daol, ba-lec'h vise lak(et) ar markou** : C'est le mouton et la vis et ceci est la maie, là où mettait le marc *(Kareis)*

**BIÑSIÑ** ['bĩ.sə] : [***binsa*** 1907] vb. ; Visser

✗ *m. dér.* : ***diviñsiñ***

**Ur vil(in) da zrailhañ 'nê vije ! Deus an daol vije staget ha biñset war an daol ahe** : Il y avait un moulin pour les hacher ! On le fixait à la table et on le vissait là sur la table *(Bolazeg)*

**BIOC'H** [bjɔh] : n.f. ; Vache (cf. **beuc'h**)

**BIOC'H-LARD** [bjɔh'lard-t] : n.f. (pl. **bïou-lard** [biw'lard-t]) ; Limace

✗ *syn.* : ***mec'hwed*** ; & *cf.* : ***divelc'hwediñ, spahañ***
**Bïou-lard so amañ** : Il y a des limaces ici *(Kergrist)*

**BIR** ['biːʲᵊr] : [***bir*** 1915] n.m. ; Bief de moulin
✗ *cf.* : ***melin, rod***
**Ar bir, an dra-s(e) so un dra gwraet, pa un nawes 'n-im ra i-hun** : Le bief de moulin, c'est quelque chose de fait, quand un chenal se fait tout seul *(Speied)* ; **Da 'r lenn tàe an dour d'ar vel(e)n ha ahe go(ude)-se vïe gwraet ar bir** : L'eau venait du barrage au moulin et là ensuite on faisait le bief de moulin *(Speied)* ; **Ha war-lerc'h ar bir zo 'vid digass an dour da rod-ar-vel(e)n ! An dra-s(e) oa traou gwraet ga'n dud ga'n dorn gwech-all** : Et après le bief de moulin qu'il y a pour amener l'eau à la roue du moulin ! C'était fait par des gens à la main autrefois *(Speied)* ; **Ar rod-mil(in) a drôe pa vije 'r gooñ, pa vije kalz a zour ! Me(d) ahe vije red ingaliñ ar bir 'benn 'h ee an dour mad 'ta deuh ar vil(in) !** : La roue de moulin tournait lorsque c'était l'hiver, lorsqu'il y avait beaucoup d'eau ! Mais là il fallait arranger le bief de moulin pour que l'eau aille donc bien du moulin ! *(Skrigneg)* ; **Dond a ree an dour war 'r prajeier da 'n nawes go(ude)-se, med ar mod-all da 'n heñi vïe 'tigass an dour d'ar vel(e)n vis(e) laret ar bir da'nèoñ** : L'eau venait dans les près du chenal ensuite, mais sinon on appelait « ar bir » de celui qui amenait l'eau ou moulin *(Speied)*
- **Taped ar bir deus ar rinier** : Faire dériver le bief de la rivière ; **Ahe oa ur bir d'ond da vil(in) Grec'h Niver memes-tra 'è, tapet deuh ar rinier 'è** : Il y avait quand-même là aussi un bief de moulin allant au moulin de Kerc'h Niver, dérivé également de la rivière *(Skrigneg)* ; **Ar bir vije tapet deuh ar rinier 'tond ha vije gwraet ur rinier neuhe d'an dour da zond war ar rod-mil(in) neuhe** : On faisait dériver le bief de moulin de la rivière qui venait et on faisait alors une rivière pour que l'eau vienne alors sur la roue de moulin *(Skrigneg)*

**BIRVIÑ** ['birvi] : vb. ; Bouillir (cf. **berviñ**)

**BIS / BES** [biːz-s] [beːz-s] : [vx. br. ***bes, bis***] n.m. (pl. **-ïed** [bi'zijəd-t]) ; Dent (d'outil) / Doigt
✗ *cf.* : ***dant***
◆ Dent (d'outil) ; **Bisïed ar c'hrog** : Les dents du croc *(Poullaouen)* ; **Ur vorc'h dow vis** : Une fourche à deux dents *(Poullaouen)* ; **Ar bac'h neus tri bes** : Le croc a trois dents *(Pleiben)*
◆ Doigt ; **Kropet é mé bisïed** : Mes doigts sont engourdis *(Laz)* ; **Pet(r)a peus gwraet d'ho pisïed ?** : Qu'avez-vous fait à vos doigts ? *(Poullaouen)* ; **Pegur voa owr war e ves** : Puisqu'il avait de l'or sur le doigt *(Plonee)* ; **Lak ur vandenn war da vis** : Mets-toi une bande sur le doigt *(Poullaouen)* ; **Kamm oa e visïed** : Ses doigts étaient tordus *(Plouïe)* ; **Ur viskoul oa war hi bis** : Elle avait un panaris au doigt *(Poullaouen)* ; **Heñ neus krabanou, doworn bras ha bisïed tew** : Il a des paluches, de grandes mains et de gros doigts *(Plouïe)* ; **Pa vé i vis mod-se, neu'n vé emm d(a) ziwall heñ !** : Lorsque son doigt est comme ça, alors il faut faire attention hein ! *(Karnod)* ; **Vé prest d'ond da lak i vis ba rewr ur yar da wel 'hann vé vi gati !** : Il est prêt à aller mettre son doigt dans le cul d'une poule pour voir si elle a un œuf ! *(Skrigneg)* ; **(A-)benn ar fin voa-hañw ket bet miret da lak e ves ba ar veunteun** : Pour finir il ne put s'empêcher de toucher, de mettre son doigt dans la fontaine *(Plonee)* ; **Ha pé na gwelet an den-se oa chomet sïoul ha laket e vis war e vusellou ha « roiñ peuc'h ! »** : Et lorsqu'il vit cet homme-là il resta calme, il mit son doigt sur ses lèvres, et « silence ! » *(An Uhelgoat)*
- **Bisïed-seures** : Des doigts de bonne sœur (cf. **doworn-seures**) ; **Hounn(ezh) neus bisïed-seures** : Elle a des doigts de bonne sœur *(Plouïe)*
- **Kaoud bisïed berr** : Être radin sur la nourriture ; **Houzh neus bisïed berr** : Elle est radine sur la nourriture *(Plouïe)* ; **Be zo bet ar gont peu-prè, med bisïed berr neus (me)mes-tra**: Il y a eu à-peu-près le compte, mais elle est un peu radine sur la nourriture *(Plouïe)*
- **Kaoud speg deus e visïed** : Être cleptomane ; **Hezh neus speg deus e visïed** : C'est un cleptomane (mot-à-mot : il a de la colle aux doigts) *(Plouïe)*
- **Krignad e visïed** : Ronger ses doigts (ongles) ; **Ma breur oa un' deusoute ha heñ vïe dalc'h-mad ga e zent (é) krign(ad) e visïed…** : Mon frère était un de ceux-là, constamment à se ronger les doigts *(Plouïe)* ; **Ma breur vije dalc'h-mad (é) krignañ e visïed ar mod-se ga e zent 'ta, hezh na ket divinou (a)naoñ tamm e-bed** : Mon frère se rongeait constamment les doigts, il n'avait aucun ongle *(Plouïe)*
- **Moan e visïed** : Regardant (sur la nourriture) ; **Houmañ zo moan he bisïed** : Elle est regardante sur la nourriture *(Plouïe)*

**BIS-AR-GALON / BES-AR-GALON** [b(i/e)zar'gɑːɔlɔ̃n] : [***biz ar galoun*** 1927] n.m. ; Annulaire
✗ *syn.* : ***bis-bisou***

**BIS-BIHEN / BES-BIHEN** [b(i/e)z'bijɛn] : [***bis bihan*** 1500] n.m. (pl. **bisïed-pihen** [bi'zijət,pijɛn]) ; Auriculaire / Petit doigt
- **Lakad e vis-bihen ba e rewr** : Devenir penaud (m-à-m. mettre son petit doigt dans son cul) ; **Hag an dud 'e, pa welent ar re-he, a lake o bis-bihen ba o rewr, 'vel vije lar(e)t** : Et les gens également, lorsqu'ils les voyaient, devenait penauds, comme on disait *(Skrigneg)*
- **Mond e vis-bihen gantoñ ba e rewr** : Partir la queue entre les jambes / S'en aller penaud (m-à-m. aller avec son petit doigt dans son cul) ; **Aet oagn toud o bis-bihen gante ba o rewr** : Ils sont tous partis la queue entre les jambes *(Skrigneg)*

**BIS-BISOU / BES-BISOU** [b(i/e)z'biːzu] : [***bis an bisou*** 1633] n.m. (pl. **bisïed-pisou** [bi'zijət,piːzu]) ; Annulaire

✗ *syn.* : ***bis-ar-galon***

**BIS-BRAS / BES-BRAS** [b(i/e)z'brɑ:z-s] : [***bis bras*** 1774] n.m. (pl. **bisïed-pras** [bi'zijət,prɑ:z-s]) ; Majeur

**BIS-KREIS / BES-KREIS** [b(i/e)s'krɛjz-s] : [***bis creis*** 1633] n.m. (pl. **bisïed-kreis** [bi'zijət,krɛjz-s]) ; Majeur

**BIS-LÈR / BES-LÈR** [b(i/e)z'lɛ̀:r] : [***bis lèr*** 1984] n.m. ; Doigtier

**BIS-MEUD / BES-MEUD** [b(i/e)z'mø:d-t] : [***bis meut*** 1633] n.m. (pl. **bisïed-meud** [bi'zijəd,mø:d-t]) ; Pouce

**Hag a lake i vis-veud warnoñ 'ha !** : Et il mettait son pouce dessus ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Sete a gomañse-hi diskontal mamm hag da zigentañ gomañse-hi skeupad ha ga he bes-meud ree-hi un dro** : Elle, maman, commençait donc à guérir par formulation et tout d'abord elle commençait à cracher et de son pouce elle faisait un tour *(Sant-Wazheg)*

**BIS-TRANKOU** [bi.s'trɑ̃ŋku] : n.m. (pl. **bisïed-trankou** [bi'zijə'trɑ̃ŋku]) ; Tavelle de cheminée (afin de suspendre saucisses et/ou andouilles pour le fumage)

**Ahe 'ma ar bisïed-trankou** : Les tavelles de cheminée sont là *(Speied)*

**BIS-TROAD / BES-TROAD** [b(i/e)s'trwɑ:d-t] [b(i/e)s'trɔ:d-t] [b(i/e)s'trɑ:d-t] : [***bes an troet*** 1499] n.m. (pl. **bisïed-treid** [bi'zijə,trɛjd-t] **bisïed-treig** [bi'zijə,trɛjg-k]) ; Orteil

**Dé domm(añ) ho pisïed-treid pé vis(e) skorn war an douar !** : Pour vous chauffer les orteils lorsqu'il y avait de la glace sur le sol ! *(Kleden)* ; **E ves-troad voa laket dèoñ (e)n-eñwn ba e votes en-dro ar mod-se** : Son orteil lui fut directement remis dans sa chaussure comme ça *(Plonee)* ; **Gwelet heus pe-geid so (e)tre i vis-trod ha neuhe i dal ? Gwel a res pe-geid so (e)tresse ?! Dow 'veldit-te !** : Tu vois quelle distance il y a entre son orteil et alors son front ? Tu vois la distance entre eux ?! Deux comme toi ! *(Skrigneg)* ; **Me meus bet gwraet toud ar sêson-maïs, pugur ma flastret ur bes-troad, ga ur votenn-doull, pugur oa ken koéñvet-all ma bes-troad !** : J'ai fait toute la saison de maïs, puisque je m'étais écrasé un orteil, chaussé d'une botte trouée, puisque mon orteil était si enflé ! *(Lannedern)*

**BIS-TROAD-PRAS / BES-TROAD-PRAS** [b(i/e)strwɑt'prɑ:z-s] [b(i/e)strɔt'prɑ:z-s] [b(i/e)strɑt'prɑ:z-s] : n.m. ; Gros orteil

**Peus kime roiñ beb ves-troad-pras din** : Vous n'avez qu'à me donner chacun un gros orteil *(Plonee)* ; **Ba'r votes n'o ket gwelet lar po bes-troad bras e-bed** : On ne verra pas dans ta chaussure que tu n'as pas de gros orteil *(Plonee)*

**BIS-WARN-UGENT / BES-WARN-UGENT** [b(i/e)zwar'ny:gən] : [***bis war'n-ugent*** 1984] n.m. ; Sexe (langage enfantin)

✗ *syn.* : ***lutenn***

**BIS-YOD / BIS-YOUD / BES-YOUD** [biz'y(o/u):d-t] [bez'yu:d-t] : [***bis an yot*** 1633 ; ***bes-jot*** 1774] n.m. (pl. **bisïed-yo(u)d** [bi'zijəd,y(o/u):d-t]) ; Index

**BISACH** ['bi.zəʃ] : [***visaig*** 1464 ; ***bisag*** XVIᵉ] n.m. (pl. **-ou** [bi'zaʃu]) ; Visage / Mine (cf. **visaj**)

**BISIGARD** [bi'zi:gard-t] : [***bizigard*** 1941] n.m. (pl. **-ed** [bizi'gardəd-t]) ; Corbelet (pièce soutenant le manteau de cheminée)

✗ *syn.* : ***penn-keveleg, penn-ki***

**BISIT** ['bi.zit] : [***bisit*** 1623] n.m. (pl. **-ou** [bi'zitu]) ; Visite / & n.f. Visite médicale / Consultation

✗ *syn.* : ***gwel*** ; & *cf.* : ***komêrite***

**Passeet oa ar visit** : La visite médicale était passée *(Poullaouen)*

**BISITAÑ / VISITIÑ** [bi'zitə] [vi'ziti] : [***uisitaff*** 1499 ; ***bisydta*** 1732] vb. ; Ausculter / Faire la visite / Rendre visite / Visiter

✗ *syn.* : ***ober ur gwel*** ; & *cf.* : ***komêressañ***

◆ Ausculter ; **Kontant out da visito 'ha(n)on ?** : Tu es d'accord pour m'ausculter ? *(Poullaouen)*

◆ Rendre visite ; **Pé 'h êmp da visitañ** : Lorsqu'on allait rendre visite *(Kalaner)*

◆ Visiter ; **Toud an dra-he heus visitet ?!** : Tu as visité tout ça ?! *(Skrigneg)* ; **Me zo bet 'fisito usinou gis-se** : Je suis allé visiter des usines comme ça *(Poullaouen)* ; **Omp bet un neubeud kamaraded ha kamaradésed é visitiñ ur c'hrow-moc'h, kara !** : Nous sommes allés, quelques amis et amies, visiter une porcherie, n'est-ce pas ! *(Skrigneg)* ; **Gwenan komañset da fewoul da visitañ ar bleuniou** : Des abeilles qui ont commencé à vibrionner pour visiter les fleurs *(Poullaouen)*

**BISKOAZH** [bis'kwɑ:z-s] : [***bezcoaz*** 1576] ad. ; Jamais (dans le passé)

✗ *syn.* : ***biken, gwech e-bed, james, morse*** ; & *cf.* : ***ataw, dalc'h-mad, evid ar wech toud, papred***

**Biskoazh den neus gwelet** : Personne n'a jamais vu *(Poullaouen)* ; **Gwashoc'h 'vid biskoazh** : Pire que jamais *(Poullaouen)* ; **Hag an tank oa ket bet deut biskoazh !** : Et le tank ne vint jamais ! *(Kleden)* ; **Oh nann ! Biskoazh n'omp bet beke(d) 'n eur-s(e) !** : Oh non ! Nous ne sommes jamais allés jusqu'à cette heure-là *(Pleiben)* ; **Meus ket bet ka(v)et bec'h din biskoazh da vrammad** : Je n'ai jamais eu de difficultés à péter ! *(Poullaouen)* ; **Ar brassañ park meus ket bet gwelet biskoazh é** : C'est le plus grand champ que je n'ai jamais vu *(An Uhelgoat)* ; **Me voan ket bet pelloc'h (e)vi(d) 'r C'hastell-Ne biskoazh 'e !** : Je n'étais jamais allé plus loin que Châteauneuf non-plus ! *(Pleiben)* ; **Ah beñ, c'hwec'h mil pe-moc'h, kemend-all c'hoazh na biskoazh ! Un usin !** : Ah ben, six mille cochons, il y en avait encore tellement ! Une usine ! *(Skrigneg)* ; **Med me gav drol 'e, an dra-he n'oun ket bet gouest da gompren biskoazh** : Mais moi je trouve étrange également, je n'ai jamais réussi à comprendre ça *(Pleiben)* ; **Oh ma Doue ! Biskoazh na bet gwelet bor(e)nn bet ken bras-all !** : Oh mon Dieu ! Elle n'avait jamais vu de bois si grands ! *(Skrigneg)* ; **Biskoazh nagn bet gwel(et) o(be)r vagod mod-se ha laket kervïou-koat ! Med gwich-all vije ket gwraet (ne)med mod-se hañ !** : Ils n'avaient jamais vu faire du fagot ainsi en mettant des lacets de bois ! Mais autrefois on ne faisait que comme ça hein ! *(Skrigneg)*

- **Aboe pe-geid so biskoazh** : Depuis une éternité ; **Àr-lerc'h paotred ar jistr zo 'c'hoa(r)i ga barrikennou kozh aboe pe-geid so biskoazh…** : Alors que les gars qui font du cidre s'amusent avec de vieilles barriques depuis une éternité *(Laz)*
- **Biskoazh kemend-all !** : C'est pas vrai ! / Jamais vu ça ! / C'est un monde ! / Pas croyable ! … (mot-à-mot : Jamais autant) ; **Ya… Hag e-se biskoazh kemend-all !** : Oui… Et donc c'est pas croyable ! *(Skrigneg)* ; **Daon ! Ha hemañ oa ket (a) vrezhoneg kin ?! Biskoazh kemend-all !** : Diantre ! Il ne sait plus le breton ?! Pas croyable ! *(Skrigneg)*
- **Oh biskoazh kemend-all ! Na biskoazh 'è…** : C'est pas croyable !!! (formule d'insistance) *(Skrigneg)*

**BISOU** ['bi.zu] : [***besou*** 1499 ; ***bisou*** 1633] n.m. (pl. **biseier** [bi'zɛjər]) ; Bague (de fiançailles) / Bijou

✗ *m. comp. :* ***bis-bisou*** *; syn. :* ***bisowed*** *; & cf. :* ***owr***

**Goulskoude hi nïe bet ur bisou ba Kareis** : Elle aurait pourtant eu une bague de fiançailles à Carhaix *(Poullaouen)*

**BISOWED** [bi'zɔwəd-t] : [***biseuét*** 1732] n.m. ; Bague (de fiançailles) / Bijou

**Ur bisowed-owr** : Une bague en or *(Poullaouen)*

**BISSIG-MAREÑW** ['bisigma,rɛ̃w] : [***bissigoù mareñv*** 1992] n.m. (pl. **bissigou-mareñw** [bi'siguma,rɛ̃w]) ; Chaton (dans les arbres)

✗ *syn.* : ***bleuñ, mae***

**Na tap(et) ur *rhume* dre-grass ar bissi(gou)-mareñw, lare-heñw** : Il avait attrapé un rhume à cause des chatons, disait-il *(Kleden)*

**BISSIKLÈT** [bisiklɛt] : [***bissiklet*** 1992] n.f. & n.m. ; Bicyclette

✗ *syn.* : ***velo*** ; & *cf.* : ***pedaliñ, rod***

**Heñw tap(et) i bissiklèt ha roud dé Garais !** : Il prit sa bicyclette et en route pour Carhaix ! *(Kleden)* ; **Ha 'n-om ga(v)e du-m(añ) in bissiklèt, mod a vije vije !** : Et il se retrouvait ici en bicyclette, il était comme il était *(Skrigneg)* ; **Lod na ur bissiklèt, med me meus ket bet gwech e-bed…** : Certains avaient une bicyclette, mais moi je n'en ai jamais eu… *(Berrien)* ; **Izhpenn na-hi teir pe beder merc'h na bet un aksidant ga hi bissiklèt** : En plus du fait qu'elle avait trois ou quatre filles elle eut un accident à bicyclette *(Kleden)* ; **Pad ar vresel a teue ur plac'h du-mañ deus Montroules in bissiklèt da gerc'h(ad) amann** : Une femme venait chez moi pendant la guerre de Morlaix en bicyclette pour chercher du beurre *(Skrigneg)* ; **Hag a tapet ma bissiklèt ha aet dé Guénéquen ! Ene ma ka(v)et ur jervijer** : Et j'avais pris ma bicyclette et je suis partie à Quénéquen ! J'y avais trouvé un chéri *(Skrigneg)*

- **Mond (e / in) bissiklèt** : Monter à bicyclette / Aller en bicyclette ; **Ha oas aet ga da oto petramant in bissiklèt ?** : Et tu étais allée en voiture ou-bien en bicyclette ? *(Skrigneg)* ; **Se ra memes-mod (e)veltout 'h o(be)r pa feus disket mond e bissiklèt** : Ça fait pareil que pour toi lorsque tu as appris à monter à bicyclette *(Plourac'h)* ; **Pa feus disket mond e bissiklèt, pé oas komañset da zond da saw warni oas kontant deja** : Lorsque tu as appris à monter à bicyclette, quand tu as commencé à tenir debout dessus tu étais déjà content *(Plourac'h)*
- **Mond ga'r bissiklèt** : Partir en bicyclette ; **Aet é ga'r vissiklèt** : Il a pris la bicyclette *(Kolloreg)*

**BISTRO** ['bistro] : [***bistro*** 1927] n.m. (pl. **-iou** [bis'troju]) ; Bistro

✗ *syn.* : ***ostaliri*** ; & *cf.* : ***banne, bïer, childrenk, chistr, gwin, krag-vew, mew…***

**Aet é d'ober un tamm troiad ba'r bistroiou ba'r vourc'h** : Il est allé faire une petite virée dans les bistros au bourg *(Landelo)* ; **Ha goude vije gwraet tro ar bistroiou toud 'vid ev(añ) ur bann'h 'benn mond deus taol** : Et ensuite on faisait le tour des bistros pour boire un coup avant de se mettre à table *(Plourac'h)* ; **D'ev ur bann'h 'h eent d'ar bistroiou ha macheñ, med bremañ n'eus ket balou kin na mann e-bed** : Ils allaient dans les bistros et autre pour boire un coup, mais de nos jours il n'y a plus de bals ni rien *(Pluskelleg)*

**BITOUSEREZH** [bitu'zɛ:r(ə)z-s] : n.m. ; Galéjade(s) / Farces

✗ *syn.* : ***badinerezh, fars, farserezh, taol-fars*** ; & *cf.* : ***c'hoarzhadeg, c'hoarzhin, goaper, tro-louarn***

**An de kentañ a vis-ebrel vise gwraet farsou, un tamm bitouserezh** : Le premier avril, on faisait des farces, des petites galéjades *(Plonee)* ; **Ar vugal(e) 'e vije stourm 'n eil deuh egile ha' vije gwraet bitouserezh deus an eil d'egile, a beb-sort mod !** : Les enfants se battaient les uns contre les autres et se faisaient des farces, de toutes sortes ! *(Skrigneg)*

**BITRABES** [bi'trɑ:bəz-s] : Betteraves (cf. **petrabes)**

**BITRAK / BISTRAK** [bi(s)'trak] : [***bittracq*** *cage* 1633] n.m. (pl. **-ou** [bi(s)'traku]) ; Bricole / Gadget

✗ *syn.* : ***abusetes, neanterezh***

➢ **Magajin-vitrakou** : Magasin de babioles ; **Kaoud a ra diñ oa ur vagajin-vitrakou barzh Kerais** : Je crois qu'il y avait un magasin de babioles à Carhaix *(Skrigneg)*

**BITRAKENN / BISTRAKENN / BISTOKENN** [bi(s)'trakən] [bi'stɔ̀kən] : [***bi(s)trakenn*** 1983] n.f. (pl. **-ed** [bi(s)tra'kɛnəd-t] [bistɔ̀'kɛnəd-t]) ; Bon (-ne) à rien / Vaurien

✗ *syn.* : ***aloren, amprevan, breiner-boued, feneant, hailhon, koll-boued, lankon, lampon…***

**BLA** [blɑ:] : [***bloez, bloaz*** 1499] n.m. (pl. **-iou** ['blɑ:ju]) ; An / Année / & Un an

✗ *m. comp.* : ***pe-la*** ; & *cf.* : ***gourvla, mis, sizhun***

◆ An ; **Pemp pla** ['pɛmpla] : Cinq ans ; **Beteg e seizh la** : Jusqu'à ses sept ans *(Berrien)* ; **Beteg e zeg la** : Jusqu'à ses dix ans *(Berrien)* ; **Trizeg la tr(i)-ugent** : Soixante-dix-sept ans *(Lannedern)* ; **Tri bla matresse ?** : Peut-être trois ans ? *(Plouïe)* ; **Ar foar kentañ ar bla** : La première foire de l'an *(An Uhelgoat)* ; **Seizh la warn-ugent é** : Il a vingt-sept ans *(Plouïe)* ; **Ha da seizh la de evid de** : Et à sept ans jour pour jour *(Berrien)* ; **Tri bla oa bet 'tiskiñ gantoñ** : Il avait passé trois ans à apprendre avec lui *(Berrien)* ; **Naonteg la ha pe(va)r-(ug)ent** ['nɔ̃ntəgla a 'pɛ:rjən] : Quatre-vingt-dix-neuf ans *(Kergrist)* ; **Eñ oa eizh la koshoc'h evidoun** : Il était de huit ans mon aîné *(Skrigneg)* ; **Tri bla (e)tre beb heñi** : Trois ans entre chacun *(Plouïe)* ; **(A-)wechou vïen ur bla heb mond** : Des fois j'étais un an sans aller *(Plouïe)* ; **Un' beb dow la just-jus-just-just** : Très exactement un tous les deux ans *(Plouïe)* ; **Dow la, beked pemzeg la on chomet !** : Deux ans, je suis resté jusqu'à quinze ans ! *(An Uhelgoat)* ; **Hete vé en añves, ur bla en añves** : C'est donc en avance, un an en avance *(Skrigneg)* ; **Oh ! O hond da veañ tregont la so** : Oh ! Ça va faire trente ans *(Skrigneg)* ; **Bla passeet, 'tre pemzeg ha trivec'h mis** : Un an passé, entre quinze et dix-huit mois *(Kareis)* ; **'Hond da ve dow vla so ganin hag a 'n-im lakeet da labour(a)d !** : Ça va faire deux ans qu'il est avec moi et il s'est mis à travailler ! *(Lannedern)* ; **Sete deg la, c'hwec'h la hanter ha pevar bla** : Donc dix ans, six ans et demi et quatre ans *(Skrigneg)* ; **Eh ! Tud hag a zo pemp pla ha tri-ugent !** : Eh ! Des gens qui ont soixante-cinq ans ! *(Skrigneg)* ; **Ma c'hoar zo koshoc'h (e)vidon dow la** : Ma sœur est plus vieille que moi de deux ans *(Plonee)* ; **Izhpenn deg la so vêr (e)vel-se** : Ça fait plus de dix ans qu'on est comme ça *(Poullaouen)* ; **Goude ugent la da-beked hanter-kant bla** : Après vingt ans jusqu'à cinquante ans *(Plouïe)* ; **Ba Plonee neuhe pad ur c'hrogad, pad c'hwec'h vla** : Et alors à Plonévez-du-Faou pendant une bonne période, pendant six ans *(Lannedern)* ; **Prenet ma (a)nèi bremañ zo 'hond da veañ tri bla so** : Je l'avais achetée, ça va faire maintenant trois ans *(Karnod)* ; **(A-)benn ma deg vloa bennaket (a-)benn neu'n a sonen tammou** : Pour mes dix ans et quelques, pour-lors je sonnais des bouts *(Skrigneg)* ; **Ba'r skol 'h oun bet barzh Kalaner beked an oad a naw la** : J'ai été à l'école à Calanhel jusqu'à l'âge de neufs ans *(Kalaner)* ; **Sete pa oan-me keme(d) pemzeg la, ar re-he oa deja naonteg-ugent la** : Donc lorsque je n'avais que quinze ans, elles avaient déjà dix-neuf ou vingt ans *(Skrigneg)* ; **Me oan ket (ou)zhpenn deg la hag a reen va l(o)ereier d'ond d'ar skol 'è !** : Je n'avais pas plus de dix ans et je faisais aussi mes chaussettes pour aller à l'école *(Ar Fouillez)* ; **Ba Ponvel c'hwec'h la, tri bla ma gwraet ba ur plass ha tri bla ba ur plass-ell** : Six ans à Plounévézel, j'avais fait trois ans dans un lieu et trois ans dans un autre lieu *(Karais)* ; **Me meus ket bet gwraet 'med ur bla barzh, oa ket pêet kér an dud !** : Moi je n'y ai fait qu'un an, les gens n'étaient pas payés cher ! *(Brennilis)* ; **Deuh ar c'hentañ, gwraet meus soñj hañ d(a) labourad ga keseg, oan unneg la** : En premier, j'avais dans l'idée de travailler avec des chevaux, j'avais onze ans *(Plouïe)* ; **Ur paotr yowank neve dimeet pemp pe c'hwerc'h la warn-ugent matresse** : Un jeune garçon nouvellement marié de peut-être vingt-cinq ou vingt-six ans *(An Uhelgoat)* ; **Ar mevel voa e(rr)o, un tamm tri-pe(va)r bla warn-ugent pe pemp pla warn-ugent** : Le domestique arriva, un de vingt-trois vingt-quatre ans ou vingt-cinq ans *(Plonee)* ; **Matrehe (a-)bénn d(a) neuhe voa-hañw pe tri-pe(va)r bla warn-ugent bennaket** : Peut-être d'ici lors il avait vingt-trois vingt-quatre ans et quelques *(Plonee)* ; **Da bemzeg la, gav din, oa komañs an dud da houll aha'on d'ond d'o(be)r eureujou** : À quinze ans je crois, les gens commençaient à me demander de venir faire les noces *(Skrigneg)* ; **Deut oan in pañsïon an tri bla dow-ugent neuhe oa ket echu ar vresel c'hoazh** : J'étais venue en pension en quarante-trois alors la guerre n'était pas encore finie *(Skrigneg)* ; **Me zo bet ha oan ket 'zhpenn, oh ! Pemz(e)g-c'hwezeg, c'hwezeg vla oan (me)mes-tra !** : J'ai été et je n'avais pas plus de, oh ! Quinze-seize, j'avais quand-même seize ans ! *(Plonee)* ; **Me zo ganet ba amañ, ba Lamp(r)ad, seizh la ha pe(va)r-ugent so ha meus ket bet kuitêt** : Je suis née ici, il y a quatre-vingt-sept ans, à Lamprat que je n'ai pas quitté *(Ponvel)* ; **Ha 'benn ar fin neu'n oa ka(v)et un test, heñ oa pe(va)r ha pe(va)r-ugent sete oa kemed ur bla koshoc'h evid a'h on bremañ neuhe** : Et pour finir alors on trouva un témoin, il avait quatre-vingt-quatre donc il n'était que d'un an plus âgé que je le suis alors maintenant *(Ponvel)* ; **Ha n'eus kime (ne)med diw bew kin pugur ma breur oa an heñi yowankoñ, voa dow la war ma lerc'h hag é-heñw marw bla so** : Et il n'y en a plus que deux de vivantes puisque mon frère était le plus jeune, il était né deux ans après moi et il est mort il y a un an *(Plonee)* ; **Homañ na gwraet deg la ba Berrien, da be(ve)r bla oa aet, pe(var)zeg benn oa echu ba'r bla oa marw hon dad** : Elle a fait dix ans à Berrien, elle partit à quatre ans, elle avait quatorze ans lorsqu'elle termina l'année quand notre père mourut *(Poullaouen)* ; **Ahe oa e(rr)o trizeg pe be(va)rzeg la ha tr(i)-ugent 'benn-neu'n hag 'neve passeet ar bresel, ar re-m(añ)-ell oa uset o douar gate** : Là il avait atteint les soixante-treize ou soixante-quatorze (ans) pour-lors et la guerre récemment passée, eux autres avaient leur terre usée *(Ponvel)*

◆ Année ; **Deuh ur bla d'egile** : D'une année à l'autre *(Berrien)* ; **Ar foar diveo deus ar bla** : La dernière foire de l'année *(An Uhelgoat)* ; **An devezh hirrañ deus ar bla** : La journée la plus longue de l'année *(Plouïe)* ; **Ha oa ar bla passeet oa !** : Et c'était l'année dernière ! *(Lannedern)* ; **Beb pla a rent teatr mo(d)-se** : Ainsi chaque année ils font du théâtre *(Skrigneg)* ; **Matrehe 'benn un neubeud blaiou goud(e)-se** : Peut-être d'ici quelques années après ça *(Plonee)* ; **An dra-s(e) oa ba'r mar(e)-m(añ) deus ar bla** : C'est à cette époque de l'année *(Kleden)* ; **Ar bla na gwraet i di ahe, na gwraet-heñw jistr** : L'année où il fit sa maison là, il avait fait du cidre *(Kareis)* ; **Me meus klêt hoñzh bremañ zo, forz-sur, un tregont bla so** : Je l'ai entendue (cette histoire) il y a maintenant, à coup sûr, une trentaine d'années de ça *(Landelo)* ; **Noa ket gallet-hi disoc'ho hi pemp pla warn-ugent** : Elle n'avait pas pu terminer ses vingt-cinq années *(Kergrist)* ; **Matrehe voa dowzeg pe trizeg vla bennaket, pe pevarzeg** : Il avait peut-être douze ou treize et quelques années, ou quatorze *(Plonee)* ; **Oh kozh ! Me zo ga ma bemp pla ha pe(va)r-ugent heñ** : Oh vieille ! Je suis dans ma quatre-vingt-cinquième année hein ! *(Plonee)* ; **Sell mamp demarr(e)t ar bla kentañ ga pemp ha hanter-kant beuc'h-laezh** : Nous avions donc démarré la première année avec cinquante-cinq vaches laitières *(Lokarn)* ; **Goude meus gwraet balo pad matrèhe tregont la bennaket goude** : Après j'ai fait des bals pendant peut-être une trentaine d'années *(Skrigneg)* ; **Divennet é bet ya, bremañ meus ket joñj petore bla, oh ur penna'ig so hañ !** : Ça a été interdit, maintenant je ne me rappelle pas quelle année, oh ça fait un p'tit bout de temps hein ! *(Berrien)* ; **An dra-he oa passet amzer keit-ha voa bet 'h o(be)r kement-se draou c'hoa(zh), passet un neubeud-mat blaiou** : Il passa du temps pendant qu'il fit tant de choses encore, quelques bonnes années de passées *(Plonee)* ; **Ba'r yêr viche ket labour pad ar bla 'è, ar mod-se vije red akordo d'ond d'o(be)r un dra menneket** : À la maison il n'y avait pas de travail pendant l'année non-plus, ainsi il fallait consentir à aller faire quelque chose *(Pluskelleg)* ; **Ar bla kentañ, pudur bêes ket é mad, med ar bla war-lerc'h, pa weles toud pezh a heus da bêo un tamm partoud** : La première année, puisque tu ne payes pas c'est bien, mais l'année suivante, quand tu vois tout ce que tu as à payer un peu partout *(Skrigneg)*

◆ Un an ; **Vij(e) ket kaoseet deuh ar vugale ken oagn e(rr)i bla pe mo(d)-s(e)** : On n'adressait pas la parole aux enfants jusqu'à ce qu'ils n'aient un an ou vers ça *(Skrigneg)* ; **Red vije dê be e(rr)i tost da vla 'benn vije 'n-on okupet deusonte ha c'hoazh...** : Il leur fallait avoir un près d'un an pour qu'on s'en occupe et encore... *(Skrigneg)*

- **A-benn bla** : Dans un an ; **Ar ferm da houzh vo da fermiñ 'benn bla** : Sa ferme à elle sera à louer dans un an *(Sant-Wazheg)*
- **A-hed ar bla** : Toute l'année ; **Ar loned vïe gwerzhet 'hed ar bla** : On vendait les bêtes toute l'année *(Sant-Wazheg)* ; **Ya ha vise jerret ar pellachou 'hed ar bla** : Oui et on ramassait les balles toute l'année *(Ponvel)* ; **Ha pé tàent d'ar gêr deus an aver(e)nn hanter-noñs neu'n a ràent un tamm kerc'h d'ar jô dé blam noa bet labouret 'hed ar bla** : Et lorsqu'ils venaient à la maison de la messe de minuit ils donnaient alors un peu d'avoine au cheval parce qu'il avait travaillé toute l'année *(Kleden)*
- **An de kentañ ar bla** : Le jour de l'an ; **Foar an de kent' ar bla** : La foire du premier de l'an *(An Uhelgoat)* ; **Kar bremañ-touchant oa digoueet an de kent' ar bla** : Car c'était sous peu que le jour de l'an arrivait *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Sete vise skarzhet ar c'hraier a-raog vise 'n de kent' ar bla papred** : On vidait donc les crèches avant le jour du premier de l'an *(Speied)* ; **Oula ! Ya, ar pi-moc'h alïes vije lahet tro gouel-Nedeleg hag an 'e kent' ar bla** : Oulah ! Oui, on tuait le cochon vers les fêtes de Noël et le nouvel an *(Berrien)* ; **Ba toud an tïer basseer war-lerc'h an (d)e kent' ar bla ha vise gwraet un tamm noñs(v)ezh, vïe c'hoarïet-kartou ha 'r merc'hed vïe kont' ar gaos 'korn an tan !** : On passait dans toutes les maisons après le jour de l'an et on faisait une nuit, on jouait aux cartes et les femmes tapaient la discute au coin du feu ! *(Lannedern)*
- **Ar bla kozh** : L'ancienne année *(Poullaouen)*
- **Ar bla-mañ** : Cette année (-ci) ; **Ar sec'hor zo bras ar bla-mañ** : La sécheresse est grande cette année *(Lannedern)* ; **Ar raden zo dru ar bla-mañ 'ha !** : Les fougères sont abondantes cette année ma foi ! *(Landelo)* ; **Daw 'o troc'ho 'n dow, ar bla-mañ é ar blavezh divèoñ te !** : Il faudra couper les deux, cette année est la dernière année *(Skrigneg)*
- **Ar bla-se** : Cette année-là ; **Pell ! Ah ya ! Ar bla-s' oa bet pell popred !** : Longtemps ! Ah oui ! Cette année ça dura longtemps en tout cas ! *(Lokarn)*
- **Ba'r bla** : Dans l'année ; **Ma'hat vij(e) laket ar re oa dimeet ba'r bla d'ond assames ga un' goshoc'h** : On faisait probablement aller celles qui étaient mariées dans l'année avec une plus âgée *(Plouïe)*
- **Ba ur bla** : En un an ; **Ya, gall a ran taped lod nemed ar re-he ra n'ounn ket ped ar bla, un' anê pe dow ray matresse izhpenn kant ba ur bla** : Oui, je peux en attraper certains seulement ils en font je ne sais combien l'an, un ou deux d'entre eux feront peut-être plus de cent en un an *(Plouïe)*
- **Be *nombr* bla koshoc'h evid *ub.*** : Avoir *nombre* an(s) de plus que *qqn.* / Être de *nombre* an(s) l'aîné (-e) de *qqn.* ; **Seizh la é koshoc'h evidoun** : Elle est de sept ans mon aînée *(Plouïe)* ; **Hezh so dow p(e) dri bla koshoc'h 'vid(o)n** : Il a deux ou trois ans de plus que moi *(Speied)* ; **Deja me ma ma c'hoar oa trizeg la koshoc'h ha ma breu(r) oa deg la koshoc'h, sete du-mañ oa ket (a) vugale !** : Déjà, moi j'avais ma sœur qui avait treize ans de plus et mon frère avait dix ans de plus, chez moi il n'y avait donc pas d'enfants ! *(Skrigneg)*
- **Bla-goñje** : Année de service militaire ; **Sè ahe neus gwraet dow vla-goñje, 'raog mond d'(a)n Amerik** : Tiens là il avait fait deux ans de service militaire, avant d'aller en Amérique *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Evid ar bla** : Cette année ; **Ha 'vid ar bla é marw hi eubeul** : Et cette année son poulain est mort (à la jument) *(Karnod)* ; **N'eus ket pell-zo 'vi' ar bla** : Il n'y a pas longtemps cette année *(Plouïe)* ; **Mi oa tap(et) 'vi' ar bla adarr(e) !** : Cette année je me suis encore fait avoir ! *(Poullaouen)*
- ***nombre* + gwech ar bla** : *nombre* + Fois par an ; **Ur wech ar bla vijent neteet toud kasi-walc'h** : Ils étaient tous nettoyés quasiment une fois par an *(Sant-Nigouden)* ; **Matrehe ur wech ar bla bennaket matrehe** : Peut-être une fois l'an et encore *(Plonee)* ; **Añfin an hini nije c'hoant da lah(añ) diw wech ar bla ree pa gare !** : Enfin celui qui voulait tuer (le cochon) deux fois l'an le faisait quand il voulait *(Berrien)*
- **Ober + *nombr* + bla** : Faire + *nombre* + an(s) ; **Ahe oa gwraet pemp pla ah(e) gis-se !** : Cinq ans furent faits ainsi ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Me(d) seizh vla war'n-ugent neus gwraet-heñw ba Waldorf-Astoria** : Mais il a fait vingt-sept ans au Waldorf-Astoria *(Ar C'hastell-Ne)*

- **Pad ar bla toud** : Pendant toute l'année ; **Mem-mod ! Hag ur loerou gwlan du pad ar bla toud !** : Idem ! Et une paire de bas de laine noire pendant toute l'année ! *(Kolloreg)*
- **Taped + *nombr* + bla** ; Atteindre + *nombre* + an(s) ; **Pé môa tap' pemp pla war'n-ugent** : Lorsque j'avais atteint vingt-cinq ans *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Kaoud *udb.* ar bla** : Avoir *qqchose* par an ; **Ar c'hijer né dow-tri glodad ar bla** : Les chats ont deux-trois portées par an *(Skrigneg)*

**BLAMAÑ** ['blɑ̃ːmə] : [***blam*** 1499] vb. ; Blâmer

✗ *syn.* : ***tamalañ***

**Me(d) n'é ket aes 'è blamañ tud ma n'oc'h ket sur (aha)noh ! Ha heñ nôa ket gwel(e)t nintra 'bénn-neuh(e)** : Mais ce n'est pas non-plus facile de blâmer les gens si vous n'êtes pas sûr ! Et lui n'avait pour-lors rien vu *(Laz)*

**BLANK** [blɑ̃ŋ-k] : [***blancq*** 1732] n.m. ; Sou

✗ *syn.* : ***gwenneg*** ; & *cf.* : ***arc'hant, mone, pezh***

**Dalve ket kén ur blank** : Ça ne valait plus un sou *(Poullaouen)*

**BLAS** [blɑːz] : [***blas*** 1499] n.m. ; (du) Goût

✗ *syn.* : ***goust, gout*** ; & *cf.* : ***doñjer, tañva***

**Blas ar bouchon** : Le goût du bouchon *(Poullaouen)* ; **Ya, un tamm blas orañj** : Oui, un peu le goût d'orange *(Skrigneg)* ; **Sec'hed diñ ha blas ba ma ginou** : Soif et un mauvais goût dans la bouche *(Poullaouen)* ; **Prun ha neuhe poloss vije laket da reiñ blas** : On mettait alors des prunes et des prunes sauvages pour donner du goût *(Skrigneg)* ; **Ar voenn na magadurezh memes-tra, med blas na ket** : Le foin avait quand-même de la valeur, mais pas de goût *(Kleden)* ; **Ah ya memes blas ya, med petra zo barzh bremañ ?** : Ah oui le même goût oui, mais qu'est-ce que ça contient maintenant ? *(Lokmarïa)* ; **N'eint ket tamm e-bed memes blas na memes liw !** : Ils n'ont pas du tout le même goût ni la même couleur ! *(Skrigneg)* ; **An dra-s(e) oa koñsomm(ed), na blas ! Blas mad !** : C'était faisandé, ça avait du goût ! Un bon goût ! *(Kleden)* ; **Ar merien n'eint ket mad, ar re-he a ra blas c'hwerw** : Les fourmis ne sont pas bonnes, elles donnent un goût amer *(Skrigneg)* ; **Oh ma faotr ! Ur wech tommet me gav memes blas, pass c'hwi ?** : Oh mon garçon ! Une fois chauffée je lui trouve le même goût, pas vous ? *(Lokmarïa)* ; **Ar yir kozh vïe poêt ba'r soubenn mo(d)-se hag un tamm blas rà** : Les vieilles poules que l'on cuisait comme ça dans la soupe et ça donne un peu de goût *(Laz)* ; **Ur blas un tamm bihen spessial un tamm, me(d) me ga(v)e mad 'nèoñ 'è !** : Un goût un tout petit peu spécial, mais moi je la trouvais bonne aussi (la bouillie) *(Brennilis)* ; **Ma Doue ! Ar re-he neugn blas e-bed ! Ar re-he so bihen, med blas e-bed neugn ket !** : Mon Dieu ! Ils n'ont pas de goût ! Ils sont petits, mais n'ont aucun goût ! *(Skrigneg)* ; **Hag a vije trôet hag a vije tañveet ur wich an amzer da wel pe-sort blas nïe ha 'hañw vije poahet** : Et on touillait et on goûtait une fois le temps pour voir quel goût elle avait et si elle était cuite *(Skrigneg)* ; **Med gou(de)-se, wechou deuh ar gooñ vïe pass tre memes blas ! Vïe ket tre koulz ! Med an amann vïe mad !** : Mais ensuite, parfois en hiver il n'avait pas exactement le même goût ! Il n'était pas exactement aussi bien ! Mais le beurre était bon ! *(Plonee)* ; **Ya ha neuhe a lemon deuh ar soubenn, 'benn lak ar fars e-barzh, a lemon un tamm blam pass kaoud memes blas, ma mé c'hoant d'o(be)r soubenn mod-all** : Oui et alors j'extrais de la soupe, pour y mettre la farce, j'enlève un peu afin de ne pas avoir le même goût, si je veux faire de la soupe sinon *(Skrigneg)*

- **Blas *udb.* ga (/ba) *udb.*** : *qqchose* ayant le goût de *qqchose* ; **Hag ar blas, blas ar moged zo ba'r c'hrampouzh (iv)è !** : Et le goût, les crêpes avaient aussi le goût de la fumée ! *(Lokmarïa)* ; **Ha pé vise gwraet ar bïer ganin, me ajoute ar gwin barzh ha sete hezh vise gwin ha hezh vise bïer, petilhañ un tamm, me(d) vise blas ar gwin gantoñ** : Et lorsque je faisais la bière, j'y ajoutais le vin, c'était donc du vin et de la bière, un peu pétillant, mais ça avait le goût du vin *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Lakad blas ba *udb.*** : Donner du goût à *qqchose* ; **Am(añ) 'benn vé deb(et) ur yar gozh ha 'benn-neuhe vé gwraet ur pod(a)d-soubenn ha vé soubenn mad heñ ! Set' an dra-he lak blas mad ba'r soubenn** : Ici quand on mange une vieille poule et pour-lors on fait une soupière de soupe et c'est de la bonne soupe hein ! Ça donne donc un bon goût à la soupe *(Laz)*
- **Taol blas** : Donner du goût ; **Kar wichou 'e, hemañ daol blas mod-all** : Car il donne sinon parfois également du goût *(Skrigneg)*

**BLAS-KAOUD-C'HOAZH** [blaskow'hwɑːz-s] : [***blas-kaved-c'hoazh*** 2000] loc. ; (un) Goût de trop peu

**Oh daon 'ha ! Blas, blas-kaoud-c'hoazh ! Blas mad !** : Oh tiens ma foi ! Du goût, un goût de trop peu ! Bon goût ! *(Skrigneg)*

**BLASAÑ / BLAJAÑ** ['blɑːzə] ['blɑːʒə] : [***blazaff*** XVI[e]] vb. ; Avoir du goût / Goûter

**Blas anaoñ 'ta ! Da wel pe-naos (e)ma kont gantoñ !** : Goûte-le donc ! Pour voir comment il est ! *(Skrigneg)*

**BLASED** ['blɑːzəd-t] : [***blazet*** 1889] ad. ; Qui a du goût (nourriture & boisson) / Qui a un *adj.* (de) goût

- **Blased drol** : Qui a un drôle de goût ; **Daon ! Hemañ zo blased drol 'ha ! Hemañ zo ur bann'h staot-kazh 'ha !** : Dam ! Il a un drôle de goût ma foi ! C'est un verre de pisse de chat ! *(Skrigneg)*
- **Blased mad** : Qui a un bon goût ; **Nann, n'é ket blased gwal vat ar jistr ! N'é ket mad da sklapañ ga rewr ur c'hi, 'vel vij(e) laret** : Non, le cidre n'a pas très bon goût ! Il n'est même pas bon à jeter au cul du chien, comme on disait *(Skrigneg)*

**BLASSETA** [bla'sɛtə] : [***blaseta*** 1931] vb. ; Déguster / Goûter

✗ *syn. :* ***tañva***

**Blasseta ar gwin** : Goûter le vin (pour en découvrir l'origine) *(Poullaouen)*

**BLAVEZH / BLAIEZH** ['blɑːvəz-s] ['blɑːɛz-s] ['blajəz-s] : [***bloazuez*** XVIIe] n.m. (pl. **blavechou** [bla'vèʃu] **blavejo(u)** [bla've:ʒ(u/o)]) ; Année

✗ *cf.* : ***misvezh, sizhunvezh***

**Pe-sort bla(v)ezh oa bet ?** : Ce fut quelle année ? *(Lokarn)* ; **Me meus choñj, ur bla'ezh amañ gi-mañ** : Je me rappelle, une année ici-même *(Ponvel)* ; **Ar blaiezh-ma(ñ) vo kal(e)d-kal(e)d ar goañw !** : Cette année l'hiver sera très rigoureux *(Kleden)* ; **Sete ar blavezh-t(e) oa bet stertoc'h** : Cette année-là fut donc plus difficile *(Plouïe)* ; **Dumañ oa ur blavezh oa pemp eubeul bihen ar memes bla** : Il y a eu chez moi une année où il y eut cinq petits poulains la même année *(Skrigneg)* ; **An dra-he voa digoueet d'ar blaiezh mil-naw-c'hant dow-ha-tregont** : C'était arrivé l'année mille-neuf-cent trente-deux *(Pleiben)* ; **Set(u) zo bet passeal kant eñskripsioñ duzhtu ar bloavezh kentañ !** : Il y a donc tout de suite eu au-delà de cent inscriptions la première année ! *(Plouïe)* ; **War-lerc'h ar bresel matre'n, tro ar blavejo hanter-kant a-peu-prè ya** : Peut-être après la guerre, vers les années cinquante à peu près oui *(Lokarn)* ; **Da-beked ar bla'ezh tr(i)-ugent ah(e) ! Hant(er) dek-ha-trugent ah(e) peu-prè...** : Là jusqu'en mille neuf cent soixante ! Mi-soixante-dix à-peu-près... *(An Uhelgoat)* ; **Ba fin ar bla'ezh c'hwec'h ha hanter-kant, oan deut d'ar gêr deus ar bresel 'n Aljeri** : À la fin de l'année 66 j'étais rentré de la guerre d'Algérie *(Plonee)* ; **Na hreune ket an e-tu er blavechou ma vise kalz luc'hed, rag suilhañ ree o bleuñ gante** : Les années où il y avait beaucoup d'éclairs le sarrasin ne montait pas en graine car ses fleurs roussissaient *(Brasparzh)* ; **Med deussaleg blavejou** [bla've:ʒu] **65-66 ahe oa komañset ar labour da vond da vad** : Mais à partir des années 65-66 là le travail commença à prospérer *(Kalaner)* ; **Me(d) bremañ ma oa devet, é red go(r)tos un neubeud blavejou 'benn (v)ont mo(g)ed(et)** : Mais maintenant s'il était brûlé, il faut attendre quelques années avant qu'elles ne soient enfumées *(Skrigneg)* ; **Med pass ar bla'ezh-te, ar bla'ezh war-lerc'h ko(s)imant-sur an-heñi oan aet da neuhe !** : Mais pas cette année-là, je suis quasiment certaine que j'étais alors allée l'année suivante *(Plouïe)* ; **P(a) oan aet ar wech kentañ ba'n avion goude, ba'r blavechou pe(va)r-ugent ka(s)imant-sur** : Lorsque je suis allée pour la première fois dans l'avion après, dans les années quatre-vingt quasiment sûr *(Skrigneg)* ; **Lod deus an dud ree betissou hag an dra-he jome wechou pad blavechou, ah ya !** : Certaines personnes faisaient des bêtises et ça restait parfois pendant des années (dans les histoires), ah oui ! *(Lannedern)* ; **Gis-se, ar blavezh-te oa bet ur blavezh mad, pugur oa bet tomm an heol ken oa bet diw wech sivi** : Ainsi, cette année-là fut une bonne année, puisque le soleil fut chaud si bien qu'il y eut deux fois des fraises *(Ar Fouilhez)* ; **Ma zigoueè a oa ur bla'ezh fall 'vel oa digoueet ar bla'ezh oan komañs(e)t, oa ket gall(e)t had(añ) an ed raog mis-kerzu !** : S'il arrivait que ce soit une mauvaise année comme c'était arrivé l'année quand j'ai commencé, on n'avait pas pu semer le blé avant le mois de décembre ! *(Speied)*

- **(ar/ba'r/ø) Blavezh *(année)*** : En (année) ; **Blavezh dow-ha-hanter-kant** : En cinquante-deux *(Speied)* ; **Ar bla'ezh tri-ugent ma kemeret ar ferm amañ** : J'avais pris la ferme ici en 1960 *(Plonee)* ; **Ur goañvezh kaled-male(ü)rus ba'r blavezh seiteg** ['blɑːvə'sɛ̀jteg-k] : Un hiver extrêmement rude en (19)17 *(Skrigneg)* ; **Med am(añ) zo bet pilet lann dé-veke(d) ar bla'ezh diveo oa mil naw-c'hant hag ur bla ha tr(i)-ugent** : Mais ici on a concassé l'ajonc jusque la dernière année, c'était en mille neuf cent soixante-et-un *(Kergloff)*
- **Ba'r c'host-all d'ur blavezh** : Au-delà d'un an ; **Ba'r chost-all d'ur blavezh** : Au-delà d'un an *(An Uhelgoat)*
- **Blavechou-blavechou** : D'années en années ; **Blavechou-blavechou an dud ogmant !** : D'années en années les gens augmentent ! *(Plonee)*
- **Blavechou zo** : Depuis des années / Il y a des années ; **Hezh zo klañw blavejou zo** : Il est malade depuis des années *(Skrigneg)*
- **Blavesh-ha-blavezh** ['bla.vəsa,blɑːvəz-s] : Année après année ; **Blavesh-ha-blavezh 'h eent 'bïou** : Année après année, ils passaient *(Poullaouen)*
- **Blavezh + *ano pl.*** : Année à *n. pl.* ; **An dra-he so ur bla'ezh bastarded** : C'est une année à bâtards *(Plouïe)* ; **Be zo 'r bla'ezh a(va)l-douar 'r bla-m(añ)** : Cette année est une année à pommes de terre *(Laz)*
- **Blavezh mad !** : Bonne année ! ; **N'eint ket gouest da souetiñ blavezh mad demp** : Ils ne sont pas capables de nous souhaiter la bonne année *(Skrigneg)* ; **Hag e oa digoueet neuhe ar jañdarmed da souetañ ar blavezh mad domp** : Et les gendarmes arrivèrent alors pour nous souhaiter la bonne année *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Blavezh mad ! Souetan doc'h kalz re-ell ga yec'hed ha prosperite hag ar bara(d)es ba fin ho pu(he) !** : Bonne année ! Je vous en souhaite beaucoup d'autres en santé et prospérité ainsi que le paradis au terme de votre existence ! *(Kleden)* ; **Blavezh mad a souetan deoc'h, kalz a re-all gantañ, yec'hed ha prosperite ha d'ar barados fin ho puhe** : Je vous souhaite une bonne année, et beaucoup d'autres, santé et prospérité et le paradis à la fin de votre vie *(Lokmarïa)*
- **Blavezh-sec'hor** : Année de sécheresse ; **Ma vis(e) ur bla'ezh-sec'hour, wechou vise moien da lak(ad) ar saout barzh-enne hag ar reñ-s(e) beurè toud ar reñ-s(e)** : Si c'était une année de sécheresse, parfois on pouvait y mettre les vaches et elles les paissaient toutes (prairies) *(Kareis)*
- **Dindan ur blavezh** : Sous un an ; **Ma piche ket hadwerzhet (a)naoñ dindan ur blavezh** : Si tu ne l'avais pas revendu sous un an *(An Uhelgoat)*
- **Kalz blavechou zo** : Ça fait une paire d'années ; **Bremañ zo kalz blavechou zo, an amzer zo cheñchet** : Ça fait une paire d'années maintenant que le temps est différent *(Plouïe)*
- **War ar blavezh ... ha ...** : Sur l'intervalle (année) et (année) ; **Pad ar bresel toud ar re-yowank oa ganet war ar blavezh mil naw-c'hant ugent ha tregont** : Pendant la guerre tous les jeunes étaient nés sur l'intervalle 1920 et 1930 *(Plourac'h)*

**BLEI** [blɛj] : [vx. br. ***bleid*** ; ***bleiz*** 1499] n.m. (pl. **-zi** ['blɛjzi] **-di** ['blɛjdi]) ; Loup

✗ *cf.* : ***yudal***

**Ha gwich-all oa bleizi hañ !** : Et autrefois il y avait des loups hein ! *(Skrigneg)* ; **Ma mamm-gozh oa seizh la pé na gwel(et) ar blei divê, me(d) ma mamm-gozh oa ganet 'raog 1900 heñ !** : Ma grand-mère avait sept ans lorsqu'elle vit le dernier loup, mais ma grand-mère était née avant 1900 hein ! *(Plouïe)* ; **Med gwech-ell meus bet klêt lared memes-tra neb oa geier vise red diwall ar merc'hed da gano, kar ar bleizi oa bet hag atake tud pé oa bleizi dre-amañ, med (a)boe ahe so pell-zo sur** : Mais j'ai entendu dire qu'autrefois, quand-même sans que ce soit des mensonges, qu'il fallait empêcher les femmes de chanter, car il y avait les loups qui attaquaient les gens lorsqu'il y avait des loups par ici, mais de là ça fait certainement très longtemps *(Ponvel)*

➢ **Pa vé kaojeet deuh ar blei / Vé gwelet e lost a-bell pe a-dost** : Quand on parle du loup / On en voit la queue de loin ou de près *(Plouïe)*

**BLEJADEG** [ble'ʒɑːdəg-k] : [***blejadeg*** 1931] n.f. ; Clameur / Hurlements

✗ *syn. :* ***youc'hadennou, skrijadennou*** *; & cf. :* ***beuc'h, loue***

**Blejadeg vije ba'r c'hourt** : Il y avait des hurlements dans la cour *(Poullaouen)*

**BLEJADENN** [ble'ʒɑːdən] : [***blejadenn*** 1931] n.f. (pl. **-ou** [bleʒa'dɛnu]) ; Beuglement

**Blejadennou spontus** : Des beuglements effroyables *(An Uhelgoat)*

**BLEJAL** ['bleːʒəl] : [***bleugal*** 1633] vb. ; Bêler / Beugler / Brailler / Bramer / Chialer / Crisser

✗ *syn. :* ***begeliad, garmal, gouelañ*** *; & cf. :* ***beuc'h, loue***

◆ Brailler ; **Da bet(r)a jervij blejal ha 'n-om jalañ** : À quoi ça sert de brailler et de se plaindre ? *(Poullaouen)*

◆ Chialer ; **Mamm voa war ar gwele ha me vleje ! Vleje !** : Maman était sur le lit et je chialais ! Je chialais ! *(Sant-Wazheg)* ; **Pa vije skuizh à vlejal a zihane hag a gouske !** : Lorsqu'il était fatigué de chialer, il arrêtait et il dormait ! *(Skrigneg)* ; **Ha blej 'ha ! Kem(en)t-ha ma-kari, p(a) é leun da gov brem(añ) !** : Chiale autant que tu voudras, vu que maintenant tu as le ventre plein ! *(Skrigneg)*

◆ Crisser ; **Blejal ree ar brankou** : Les branches crissaient *(Poullaouen)*

**BLEÑCH** ['blɛ̃(j)ʃ] : [***blench*** 1710] n.m. (pl. **-ou** ['blɛ̃(j)ʃu]) ; Brindille

✗ *syn.* : ***briñsenn, (-s) koat-briñsou*** *; & cf.* : ***brañch***

**Bleñchou, skilhou, ar re-s(e) vïe faoutet 'vi(d) 'h aos(añ) krampouzh...** : Des brindilles, des éclisses, on les fendait pour préparer des crêpes... *(Laz)*

**BLERIM / BLERUM** ['(b)lɛːrim] ['(b)lɛːrym] : [***breulim*** 1464] n.f. ; Meule à aiguiser

**Ba pe-lec'h (e)ma ar vlerum ?** : Où est la meule à aiguiser ? *(Skrigneg)* ; **Passeo (a)nèi war 'r 'ler'm** : La passer sur la meule *(Kleden)*

**BLERIMAÑ / BLERUMO** [(b)lɛ'rimə] [(b)lɛ'rymo] : [***breulimaff*** 1464] vb. ; Meuler / Émoudre

✗ *cf.* : ***dirennañ, lemmañ***

**Un tiod 'lerumet** : Une langue aiguisée *(Kergrist)* ; **'Lerumañ (a)nèi ? Me ree ar mo(d)-se mé hañi 'vid goneo amzer** : La meuler ? Moi je faisais la mienne comme ça pour gagner du temps *(Kleden)* ; **'Lerumañ ar valc'h hag ar valz reen 'è, med skoièn ket war'nê ha me ree ga'r 'ler'm elektrik, basseèn (a)nè, med daw vïe mond doustadig, daw vé gouïed 'h o(be)r** : Je meulais la faux et la faucille également, mais je ne les battais pas et je faisais à la meule électrique, je les passais, mais il fallait aller tout doucement, il faut savoir faire *(Kleden)*

**BLESS** [blɛs] : [***blecc*** 1557] n.m. ; Blessure

✗ *syn. :* ***bloñsadur, gloas, gloasadenn*** ; *& cf.* : ***klañw, mortikenadur***

**Gwelc'hiñ ar bless** : Laver la blessure *(Poullaouen)*

**BLESSIÑ** ['blɛsi] : [***bleçzaff*** XVIᵉ] vb. ; Blesser

✗ *syn.* : ***bloñsañ, gloasiñ*** ; *& cf.* : ***diruskañ, kignañ***

**Forz tud blesset** : Beaucoup de blessés *(Poullaouen)* ; **Ar re-h(e) vïent ket blesset tamm (e-)bed 'nê-gn, 'n ed 'è hag ar wentéres 'è, an dra-s(e) ree ket dê-gn tor e-bed dê** : Ils n'étaient pas blessés du tout, le blé non-plus et le tarare également, ça ne leur faisait aucun tort *(Kareis)* ; **Ha bet oa bet blesset, un tenn ur wech na treuse(t) i skoa daoñ, med na ket gwel(et) lar oa blesset ken na gwel(e)t ar gwad, pudur an dud vïe enervet toud mod-se !** : Et il fut blessé, une fois un tir lui avait traversé l'épaule, mais il ne vit pas qu'il était blessé jusqu'à ce qu'il vit le sang, puisque les gens étaient complètement énervés comme ça ! *(An Uhelgoat)*

**BLÈT** [blɛ̀t] : ad. ; Blet (-te)

✗ *syn.* : ***fê, skuizh, rentet***

**Oh ! Blèt é venoñs 'ha !** : Oh ! Aujourd'hui ma foi il est blet ! *(Skrigneg)*

**BLEUD** [bløː(ː)d-t] : [vx. br. ***blot*** ; ***bleut*** 1499] n.m. ; Farine / Poudre de

✗ *cf.* : ***bleutañ***

**Meus ket bleud kin** : Je n'ai plus de farine *(Landelo)* ; **Bleud us(e)t, bleud dinerzh** : De la farine usée, de la farine sans force *(Poullaouen)* ; **Ka(v)et meus bleud da brenañ** : J'ai trouvé de la farine à acheter *(Landelo)* ; **Ar person lake bleud ba'r plad** : Le recteur mit la farine dans le plat *(Poullaouen)* ; **Pizh war ar brenn ha brokus war ar bleud** : Regardant sur le son et généreux sur la farine *(Kergrist)* ; **Digasset meus ur sac'had-bleud ganin** : J'ai rapporté un sac de farine *(Landelo)* ; **Digasset ganec'h ar pakad bleud deus ar gard-mañje** : Rapportez le paquet de farine du garde-manger ! *(Poullaouen)* ; **Bremañ (e)maon hond da brenañ bleud da Gastellin** : Je vais maintenant aller acheter de la farine à Châteaulin *(Landelo)* ; **Ma'hat vis(e) laket ar bleud 'vid ar loueou ba'r chern** : On mettait probablement de la farine pour les veaux dans le banc clos *(Ponvel)* ; **Ma gwreg na problemou ga'r bleud ha oa chañch(e)t produksioñ** : Ma femme avait des problèmes avec la farine, on changea de production *(Lokarn)* ; **Me(d) pa vije skuizh ga i sac'had-bleud, a ziskuizhe hag a teue adarre !** : Mais lorsqu'il était fatigué à cause de son sac de farine, il se reposait et repartait ! *(Skrigneg)* ; **Peus kime un tamm tamoues (e)vid passeal hezh 'ha (e)vid kaoud ar bleud d'ober bar(a)** : Tu n'as qu'un tamis pour le passer ma foi pour obtenir la farine pour faire le pain *(Plonee)* ; **Ur c'hant gwinizh vije laket war-gein ar chô hag a teue ur sac'had-bleud gantoñ war i gis** : On mettait un cent de blé sur le dos du cheval et il rapportait un sac de farine *(Skrigneg)* ; **Ar bleud oa ket gwenn-gwenn, sell vije gris un tamm, me(d) bara mad a oa (me)mes-tra !** : La farine n'était pas blanche-blanche, elle était donc un peu grise, mais c'était quand-même du bon pain ! *(Skrigneg)* ; **Hete ar mod-se zistrempon 'naoñ ha me lake a-peu-prè ur loaiad hanter (a) vleud deus peb den !** : Ainsi donc je le détrempe et je mets à-peu-près une cuillerée et demi de farine pour chaque personne ! *(Skrigneg)* ; **Sell a vije gwraet bleud gwinizh-tu un devezh ha goude vije neteet d'o(be)r bleud gwinizh (a)darre neuhe** : On faisait donc la farine de sarrasin un jour et après on nettoyait alors pour refaire de la farine de froment *(Skrigneg)* ; **Ha pa 'h eer da gerc'he(d) bleud d'ar vil(in), vije mo(d)-s(e) 'è ! Ga'r lon-keseg, vïe laket bleud ba ur penn ha ba'h ar penn-all** : Et lorsqu'on allait chercher de la farine au moulin, on faisait aussi comme ça ! À cheval, on mettait de la farine dans un bout et dans l'autre bout *(Skrigneg)* ; **Ha ba'r chern oa vïe laket ar bleud ha goud(e)-se neu'n ha leun bleud barzh ha vïe gwraet un toull ba'r bleud ha vïe mesket mad** : Et c'était dans le coffre qu'on mettait alors ensuite la farine et plein de farine dedans et on faisait un trou dans la farine et on mélangeait bien *(Lokmarïa)* ; **Mamm-gozh lake un tamm bleud hag a lake patates da-heul 'e hag a ree yod-patates deuh an dra-he** : Grand-mère mettait un peu de farine et elle mettait aussi ensuite des patates et elle appelait ça de la « bouillie de patates » *(Skrigneg)* ; **Me meus choñj, p(a) oan 'nev(e) eureujet 'è, oan goullet d'ond d'o(be)r tro an ilis 'è, neuhe vije destumet bleud, houzoh walc'h** : Je me rappelle, lorsque je fus aussi nouvellement mariée, on m'avait aussi demandée de faire le tour de l'église, on collectait alors de la farine, vous savez bien *(Skrigneg)* ; **Ma ha c'hoant da gaoud da hreun, a ho(r)teès ! Hag a ma vije bleud, teue bleud ganes hag a rôes da hreun d'o(be)r hi(ni) 'n'-all** : Si tu avais envie d'avoir ton grain, tu attendais ! Et s'il y avait de la farine, tu rapportais de la farine et tu donnais ton grain pour faire celle d'un autre *(Skrigneg)* ; **Ur meliner oa ur vicher ! Vij(e) ket ka(v)et bleud ar mo(d)-se, houzoh walc'h, toud ar merc'hed vije essañ mond gantoñ blam dê da gaoud un tamm bleud !** : Meunier c'était un métier ! On ne trouvait pas de farine comme ça, vous savez bien, toutes les femmes essayaient d'aller avec lui afin d'avoir un peu de farine *(Skrigneg)*

- ➢ **Bleud-ampes** : Poudre d'amidon *(Poullaouen)*
- ➢ **Bleud-kerc'h** : Farine d'avoine ; **Ha sete ni gemere ar bleud, bleud-kerc'h** : Et donc nous prenions de la farine, de la farine d'avoine *(Pleiben)*
- ➢ **Bleud-laezh** : Poudre de lait *(Poullaouen)*
- ➢ **Bleud toud** : Tout (-e) enfariné (-e) ; **Pa 'h ee d'ar bal a ree ur ruilh ba'h ar bleud, pugur oa i dad oa meliner, blam da lar(e)d oa meliner ha vije e(rr)o bleud toud pé 'n-om ga(v)e ba'h ar bal !** : Lorsqu'il allait au bal, il se roulait dans la farine, puisque son père était meunier, pour dire qu'il était meunier, il était devenu tout enfariné lorsqu'il se retrouvait au bal ! *(Skrigneg)*

**BLEUDEG** ['blø.dəg-k] : [***bleudecq*** 1732] ad. ; Farineux (-se)

**Avalou bleudeg** : Pommes farineuses *(Poullaouen)*

**BLEUDIÑ** ['blø.di] : [***bleuda*** 1732] vb. ; Devenir farineux (-se)

**Komañset eint da vleudiñ** : Elles commencent à devenir farineuses *(Poullaouen)*

**BLEUKAÑ / BLEUKAD** ['blœka] ['blœkəd-t] : [***bleukad*** 1992] vb. ; Pousser / Jouer des coudes

✗ *syn.* : ***bountañ, heurtañ***

- ➢ **En-im vleukañ** : Se pousser ; **An dow vugel-se (e)n-im vleuke war leurenn ar skoul** : Ces deux enfants-là se poussaient dans la cour de l'école *(Plouïe)*

**BLEUÑ** [blœ̃:] : [***bleuzff*** 1464] coll. (sing. **-enn** ['blœ̃:ən]) ; Fleurs / & Larme (petite quantité d'une boisson) / pl. **BLEUÑIOU** ['blœ̃nju] ['blœ̃ju] : (des) Fleurs / Chatons (dans les arbres)

✗ *m. comp.* : ***sul-bleuñiou*** ; *syn.* : ***fleur*** ; & *cf.* : ***boked***

◆ Chatons ; **An dra-se, ba komañsamant an ne(ve)-amzer, 'benn tàè ar bleuñ ba'r gwe, doc'h an dra-s(e) vis(e) gwraet ar bissi(gou)-mareñw, surtoud deus ar c'hraoñ-kel(v)o ha deus an haleg, ar bojennadou-haleg** : Ça, au début du printemps, quand les chatons venaient dans les arbres, on appelait ça des « bissigou-mareñw », surtout du noisetier et du saule, les buissons de saule *(Kleden)*

◆ Fleurs ; **Gwenan komañset da fewoul da visitañ ar bleuniou** : Des abeilles qui ont commencé à vibrionner pour visiter les fleurs *(Poullaouen)* ; **Echu é ga'r goñ kaled, deut é ar bleuñ ba'r bod-drein** : On en a fini avec l'hiver dur, le buisson d'épines est en fleur *(Plouïe)* ; **Na hreune ket an e-tu er blavechou ma vise kalz luc'hed, rag suilhañ ree o bleuñ gante** : Les années où il y avait beaucoup d'éclairs le sarrasin ne montait pas en graine car ses fleurs roussissaient *(Brasparzh)*

◆ Larme ; **Oh daon ! Meus ket laket (ne)med bleuñ dit !** : Oh dam ! Je ne t'ai mis qu'une larme ! *(Skrigneg)*

➢ **Ba-tousk an dres hag an drein / Vé ka(v)et ar c'hèrrañ bleuñenn** : Parmi les ronces et les épines / On trouve la plus belle fleur *(Plouïe)*

➢ **Bleuniou-boullig** : Fleurs de sureau *(Poullaouen)*

**BLEUP** [bløb-p] [blœp] : [***bleup*** 1992] adj. ; Niais(e) / Bête / Nigaud

✗ *syn.* : ***balteg, ginoweg, inossant, pichod***

**Hezh so bleup !** : Il est niais *(Kergrist)* ; **Te zo bleup !** : Tu es nigaud ! *(Poullaouen)*

**BLEUPIÑ** ['bløpi] ['blœpi] : [***bleupiñ*** 1992] vb. ; Avoir l'air niais

➢ **Chom bleupet** : Rester niais *(Poullaouen)*

**BLEUPEREZH** [blœ'pɛ:rəz-s] [blø'pɛ:rəz-s] : [***bleuperezh*** 1992] n.m. ; Niaiserie(s)

**BLEUTA** ['bløtə] : [***bleuta*** 1927] vb. ; Chercher de la farine / Mendier de la farine

✗ *cf. :* ***bleud***

➢ **Kass *ub.* da vleuta** : Envoyer paître *qqn.* ; **Kass 'naoñ da vleuta !** : Envoie-le paître ! *(Poullaouen)*

**BLEW** [blɛw] [blɛ:] : [vx. br. ***bleu*** ; ***bleau, bleuenn*** 1499] n.m. (pl. **-iou** ['blɛwju]) & coll. (sing. **-enn** ['blɛ:vən]) ; Cheveu(x) / Chevelure / Poils

✗ *m. comp.* : ***friser-blew, pennad-blew, troñsad-blew*** ; & *cf.* : ***kribañ, perukenner, pullufañ, spufañ...***

◆ **Blew c'hwinet** : Des cheveux en broussaille *(Plouïe)* ; **Blew du ha livet du oè** : Des cheveux noirs et elle était maquillée de noir *(Kergrist)* ; **Ur c'hure ga moustachou du ha blew spufet** : Un vicaire aux moustaches noires et cheveux ébouriffés *(Landelo)* ; **Ouïe ket pe-lec'h oa ar faout, ga'r blew** : Il ne savait pas où était le con (sexe) à cause les poils *(Poullaouen)* ; **C'hwi aneo (a)naoñ deus i vle' hir** : Tu le reconnaîtras à ses cheveux longs *(Kergrist)* ; **Ha gwech-all gozh vije gwerzhet ar blew !** : Et au temps jadis on vendait les cheveux ! *(Berrien)* ; **Peus ket gwraet (ne)med divarmousiñ ma ble' din !** : Tu n'as fait que me coupailler les cheveux *(Kergrist)* ; **Beñ ar re-he zo talvoudig, moien zo da roiñ dec'h traou-all (e)vite, (e)vi(d) ho plew...** : Ben ils sont de valeur, on peut vous donner autre chose pour eux, pour vos cheveux *(Berrien)* ; **Un' bennaket gad ur sakre blew, blew hir ! Hag beñ vije (o) werzh(añ) e vlew** : Un avec une sacrée tignasse, cheveux longs ! Eh ben il vendait ses cheveux *(Berrien)* ; **Sete vïent skleñjet hag a troc'het o blew dê ha merzherïet ! Lod-all vïe plantet ba'n tan !** : Elles étaient donc traînées et on leur coupait les cheveux et les martyrisait ! D'autres étaient foutus dans le feu ! *(Plonee)* ; **Oh ! Bet meus beb-sort ! Re blew du meus bet ! Re blew glas (e)ma k(et) ar mod ! Re blew ru meus bet 'è ! Echou bremañ ! Deut é an hi(ni) diveo, hem(añ) neus ur blew gwenn ! N'o ket kin !** : Oh ! J'ai eu de toute sorte ! J'ai eu des bruns ! Des aux cheveux bleus, c'est pas encore la mode ! J'ai eu aussi des rouquins ! Maintenant c'est terminé ! J'ai eu le dernier et il a les cheveux blancs ! Il n'y en aura plus ! *(Skrigneg)*

◆ Poils ; **Loned deus ar c'hèrrañ, lard, flamm ha flour ar blew war'nê** : Des bêtes parmi les plus belles, grasses, au poil éclatant, lisse et doux *(An Uhelgoat)* ; **Ur wiskoul, wichou vije gwraet, vije 'h ampechet 'nèi da val(e), heus ket bet gwel(et) ur machin gwer ah(e) ga blew toud wichou ah(e) ?** : Une chenille, parfois on faisait, on l'empêchait de marcher, tu n'as jamais vu un machin vert plein de poils parfois là ? *(Skrigneg)* ;

➢ **Be c'hweet ar blew war *ub.*** : Être horripilé ; **Ga(st) ! Ma'hat neuhe, c'hweet é ar ble' war'naoñ !** : Putain ! Il devait alors être probablement horripilé *(Pluskelleg)*

➢ **Be ur vlevenn war e lañchenn** : Avoir un cheveu sur la langue ; **Ur vlevenn zo war i lañchenn** : Il a un cheveu sur la langue *(Poullaouen)*

➢ **Blevenn e-bed deus** : Aucune trace de ; **Me so eet d'o(be)r patat(es) kig-sall hiro ha (e)ma kreis-te, kreis-te hanter ha vé ket gwelet blevenn (e-)bed deus Bernard !** : Je suis parti faire des patates au lard aujourd'hui et il est midi, midi et demi et toujours aucune trace de Bernard *(Kleden)*

➢ **Blevenn e-bed war e benn** : Pas un cheveu sur la tête ; **N'eus ket blevenn (e-)bed war i benn** : Il n'a pas un cheveu sur la tête *(Poullaouen)*

➢ **Blew !** : Macache ! ; **N'eus ket mann e-bed, blew !** : Il n'y a rien du tout, macache ! *(Poullaouen)i ;* **Nompass gref(añ) war ur loar ne(ve), kar sur ase vi... Blew !** : Ne pas greffer à la nouvelle lune, tu n'auras très certainement... Macache ! *(Kleden)*

➢ **Blew paked** : Cheveux en chignon ; **Sete ar mod-all a vije gad hi blew paked 'ha ! 'Vel é ganemp bremañ** : Et donc sinon elle avait les cheveux en chignon ma foi ! Comme nous maintenant *(Skrigneg)*

➢ **Chechañ war blew *ub.*** : Tirer les cheveux de *qqn.* ; **Chechou war hom blew ! Ur chech war hom blew !** : Tirer nos cheveux ! Un tir sur nos cheveux ! *(Karnod)*

➢ **Dic'hwinañ e vlew** : Se démêler les cheveux ; **Daw dit dic'hwinañ da vlew** : Il faut que tu te démêles les cheveux *(Plouïe)*

➢ **Fichañ e vlew** : S'arranger les cheveux ; **Pa wele 'ha(no)n-me fichañ ma blew 'darre** : Lorsqu'elle me voyait encore arranger mes cheveux *(Karnod)*

➢ **Kaoud ur vlevenn ba (pal) e zorn** : Avoir un poil dans (le creux) de sa main ; **Heñ neus ur vlevenn ba pal e zorn, heñ zo fenaient-brein !** : Il a un poil dans le creux de la main, c'est un sale fainéant ! *(Laz)* ; **N'é ket ur vlevenn neus ba e zorn, med ur lost-beuc'h** : Ce n'est pas un poil qu'il a dans la main, mais une queue de vache *(Lokmarïa)*

➢ **Kordenniñ e vlew** : Se faire des tresses ; **Deus amañ ha 'h añw da gordenniñ da vlew dit !** : Viens ici, je vais te faire des tresses ! *(Skrigneg)*

- **Kribañ e vlew** : Se peigner ; **Deus amañ ma gribin da vlew !** : Viens ici que je te peigne les cheveux ! *(Poullaouen)*
- **Livañ e vlew** : Se teindre les cheveux ; **Derc'hen ra da livañ hi blew** : Elle continue de se teindre les cheveux *(Poullaouen)*
- **Pakañ e vlew** : Se faire un chignon ; **Paket hi blew gati !** : Elle s'est faite un chignon *(Skrigneg)*
- **Rannañ e vlew da *ub.*** : Faire la raie au milieu à *qqn.* : **Deus amañ ha 'h añw da rannañ da vlew dit ! Sete vije rannet kreis ar penn blam da bartajiñ 'nê, da veañ un' pep tu !** : Viens ici, je vais te faire la raie au milieu ! On divisait donc au centre du crâne pour les partager, qu'il y en ait de chaque côté ! *(Skrigneg)*
- **Renkañ ar ble(w)** : Arranger les cheveux *(Kergrist)*
- **Spufañ ra ma blew** : J'ai la chair de poule ; **Alïes zo bet lar(e)t an dra-he lar spufañ ree ar blew !** : On a souvent dit ça, que ça donnait la chair de poule ! *(Plouïe)*
- **Tap-krog ba blew *ub.*** : Choper *qqn.* par les cheveux ; **Heñw tap-krog ba e blew** : Il le chope par les cheveux *(Landelo)*
- **Taped *ub.* ga e vlew** : Prendre *qqn.* par les cheveux ; **Ha na tapet 'ha(n)on maes ar press ga ma blew ha ma c'hoar ga hi blew ! Ha neu'n na ràet beb a dourne demp !** : Et il m'a pris par les cheveux hors de l'armoire et ma sœur par ses cheveux ! Et alors il nous donna à chacune une raclée ! *(Karnod)*
- **Tok blew-go** : Chapeau (traditionnel) en poil de taupe ; **Ya, an tok blew-go** : Oui, le chapeau en poil de taupe *(Kareis)* ; **Gwisket ga dilhad peisant hag un tok blew-go** : Vêtu d'habits de paysan et d'un chapeau en poil de taupe *(An Uhelgoat)*
- **Ur rann war ar blew** : Les cheveux séparés par une raie ; **Diskabell o venn, ur rann war o blew** : Nus tête, leurs cheveux séparés par une raie *(An Uhelgoat)*

**BLEWENNEG / BLEVENNEG** [blɛ'wɛnəg-k] [blɛ'vɛnəg-k] : [***blevennek*** 1927] ad. & n. ; Chevelu / Poilu (-e) / Velu (-e) / Duveteux (-se)

✗ *syn. :* ***blewus, penn-blew***

**Ken blevenneg 'vel ma c'hi** : Aussi poilu que mon chien *(Poullaouen)*

**BLEWOTED** [blɛw'ɔ̀təd-t] : ad. ; Au poil rêche (et ébouriffé)

**Laurence zo 'hond 'bïou ga he zamm ki blewoted** : Laurence passe avec son petit chien au poil rêche et ébouriffé *(Plouïe)*

**BLEWUS / BLEHUS** ['blɛ:yz-s] ['blɛhyz-s] : [***blewus*** 1992] adj. ; Chevelu(e) / Poilu(e)

✗ *syn.* : ***blewenneg, penn-blew***

**Ur paotr blehus** : Un garçon poilu *(Kergrist)*

**BLI** [bli:] : [***blé*** 1821] ad. ; Moelleux

✗ *syn.* : ***blod***

**An tu di-barzh zo bli** : L'intérieur est moelleux *(Poullaouen)*

**BLOCHAD** ['blɔʃəd-t] : [***blochad*** 1992] n.m. ; Grappe (de) / Touffe (de)

✗ *syn.* : ***druilhad, toufad***

**Ur blochad-kastrilhes** : Une grappe de cassis *(Pleiben)*

**BLOC'H** [bloh] : [***bloc'h*** 1659] ad. ; Entier (-e)

✗ *syn.* : ***antirin***

**Ur paotr bloc'h** : Un garçon entier *(An Uhelgoat)*

**BLOD** [blɔ:d-t] : [***blot*** 1659] ad. ; Douillet (-te) / Meuble (terre) / Moelleux (-se) / Mou, molle / Tendre (bois)

✗ *syn.* : ***bli, gwag***

◆ Douillet (-te) ; **Ur gwele blod** : Un lit douillet *(Poullaouen)*

◆ Meuble (terre) ; **Lec'h (e)ma blod an douar** : Là où la terre est meuble *(Poullaouen)*

◆ Moelleux (-se) ; **Ar vatrassenn zo blod** : Le matelas est moelleux *(Plouïe)*

◆ Mou, molle ; **Aet é blod ar patates** : Les patates sont devenues molles *(Plouïe)* ; **Un tamm kig blod** : Un peu de viande tendre (ou molle) *(Poullaouen)* ; **Ya, med sant(et) na-hè blod !** : Oui, mais ils avaient senti que c'était mou ! *(Kleden)* ; **Avalou kaled vise gwraet deusoute, deus lod (a)nê hag avalou blod 'e** : On appelait ça des pommes dures, de certaines d'entre elles et aussi des pommes molles *(Kareis)* ; **Ar yeot-hezh oa treutoc'h 'vi(d) ar yeot dru oa ba-lec'h ar prad oa blotoc'h** : Son herbe était plus desséchée que l'herbe grasse qu'il y avait là où le pré était plus mou *(Kleden)* ; **Me meus gwel(e)t mé dad na lak(et) (a)ha(n)on da droc'h(añ) voenn ur wech ba'r prajeier, oa ket kalz bouilhenn, med blod oa un tamm** : J'ai vu mon père qui m'avait fait couper du foin une fois dans les prés, il n'y avait pas beaucoup de fondrière, mais c'était un peu mou *(Kleden)*

◆ Tendre (bois) ; **Ya, ar blas deus un tu ha koat-kes(t)in oa blotoc'h dé labour(a)d ha dé reiñ i form daoñ, an derw oa d'o(be)r kirri, pressou** : Oui, le goût d'un côté et le bois de châtaigner était plus tendre à travailler pour lui donner sa forme, le chêne était pour faire des charrettes, des armoires *(Kleden)*

**BLODIÑ** ['blo:di] : [***bloda*** 1659] vb. ; Ramollir / Ameublir

✗ *cf.* : ***tramouilhañ***

**Lesk ar per da vlodiñ** : Laisse les poires ramollir *(Poullaouen)*

**BLOK** [blok] : [***blok*** 1992] n.m. (pl. **-ou** ['bloku]) ; Bloc / Ensemble de

**En-dro d'ar C'harr-Kamm so kalz blokou-steredennou ar mo(d)-s(e) ha' neus ar form deus ar roue-pik !** : Il y a comme ça beaucoup d'ensembles d'étoiles autours de la Grande Ourse ayant la forme du roi de pic ! *(Kleden)*

- **Ober blok** : Faire bloc ; **Ha as(e) vis(e) barrennou-hou(a)rn hag a stagè deus houm(añ) da zond deuh houzh ha deus houzh d'ond amañ ha da zond am(añ) ha da zond am(añ) b(l)am dê d'o(be)r blok toud pet(r)a !** : Et là il y avait des barres de fer qui s'attachaient à celle-là pour s'adapter à celle-là et de celle-là pour aller ici, pour venir ici et pour venir ici, afin qu'elles fassent toutes bloc quoi ! *(Karais)*

**BLOKAD** ['blokəd-t] : [***blokat*** 1876] n.m. (pl. **-ou** [blo'kɑ:du]) ; Bloc (de) / Grappe (de)

**A lakes 'naoñ ba ar ribout hag a drôes ar ribout hag a goude ar laezh vije laezh-ribout neuhe pa dapes an amann maes ar ribout, an amann a 'n-om ramasse, mé-keres, 'n ur blokad** : Tu le mettais dans la baratte, tu tournais la baratte et après le lait était alors du babeurre lorsque tu enlevais le beurre de la baratte, le beurre se ramassait, si tu veux, en un bloc *(Skrigneg)*

**BLOÑSADENN** [blɔ̃'sɑ:dən] : [***bloñsadenn*** 1931] n.f. (pl. **-ou** [blɔ̃sa'dɛnu]) ; Contusion

**Lak amann douss war ar vloñsadenn** : Mets du beurre doux sur la contusion *(Poullaouen)*

**BLOÑSADUR** [blɔ̃'sɑ:dyr] : [***bloñçadur*** 1659] n.m. (pl. **-iou** [blɔ̃sa'dyrju]) ; Meurtrissure / Blessure

✗ *syn.* : ***bless, gloas, gloasadenn, mortikenadur*** ; & *cf.* : ***diruskadenn, gwad…***

**Bloñsadur un dèn kozh ne barev ket** : La blessure d'un vieil homme ne guérit pas *(Poullaouen)*

**BLOÑSAÑ / BLOÑSIÑ** ['blɔ̃.sə] ['blɔ̃.si] : [***blossat*** 1723] vb. ; Meurtrir

**Diwall da vloñsiñ 'nê** : Fais attention à ne pas les meurtrir *(Poullaouen)* ; **Vegn bloñset hag abimont duzhtu, oh ! Ar pér zo sañsubl hañ !** : Elles sont meurtries et s'abîment de suite, oh ! Les poires sont sensibles hein ! *(Skrigneg)* ; **Ur wakol vise laket d'ar c'heseg ha vise laket lïen d'o(be)r an dro d'o bruched ha d'o skoaiou, kuit dê da vloñsiñ 'nê** : On mettait un « gwakol » aux chevaux et on mettait un lien pour faire le tour de leur poitrine et de leurs épaules, pour éviter qu'ils ne se meurtrissent *(Brennilis)* ; **Brondü(e)d, oh yè ! 'N heñi a vloñs alïes heñ ! Ma stokon ma doworn, ahe vé du 'è… Keid n'o k(et) ar penn, n'eus ket risk (e-)bed** : Tuméfié, ou oui ! Celui qui se meurtrit souvent hein ! Si je me cogne la main, là c'est noir aussi… Tant que ce n'est pas la tête, il n'y aucun risque *(Laz)*

**BLOÑSED** ['blɔ̃.səd-t] : [***bloncet*** 1732] ad. ; Écchymosé (-e) / Meurtri (-e)

✗ *cf.* : ***boss-gwad***

◆ Écchymosé (-e) ; **Bloñsed é** : Il est écchymosé *(Laz)*

◆ Meurtri (-e) ; **Bloñsed é an avalou** : Les pommes sont meurtries *(Plouïe)* ; **Avalou kignet ha bloñsed** : Des pommes écorchées et meurtries *(Poullaouen)*

**BLOTOU** ['blɔtu] : [***blotoù*** 1992] n.pl. ; Jaille

✗ *cf.* : ***garzh***

**Kass d'ar blotou** : Mettre à la jaille *(Poullaouen)* ; **Taol oa ar mekanik kozh d'ar blotou** : La vieille machine fût balancée à la jaille *(An Uhelgoat)*

**BLOUSON** ['blu:zɔ̃n] : n.m. (pl. **-iou** [blu'zɔ̃ɲu]) ; Blouson

✗ *syn.* : ***chupenn, jiletenn, mantell, palto, vestenn***

- **Blouson-lèr** ['bluzɔ̃n'lɛ̀:r] (pl. **blousoniou-lèr** [blu'zɔ̃ɲu'lɛ̀:r]) ; **Hag en-om gaoud a ree tud ene a-greis-toud : pemp, c'hwec'h ga blousoniou-lèr deja aboe an amzer-se da wel pe-sort mod oa kont hag an traou** : Et des gens se retrouvèrent là-bas subitement : cinq, six avec des blousons en cuir déjà en ce temps-là pour voir comment ça se passait et tout *(Ponvel)*

**BOAS / BOÈS** [bwɑ:z] [bwɛ:z] : [***boas*** XVI[e]] ad. & n.f. ; Habitué (-e) / Habitude

✗ *syn.* : ***abitud, kustum, reizh*** ; & *cf.* : ***goûd***

◆ Habitué (-e) ; **N'oc'h ket boas da zibiñ ho mer(e)nn ?** : Vous n'êtes pas habitués à goûter à quatre-heures ? *(Poullaouen)* ; **Me oa boas da gaoseal brezhoneg, pugur ba'r gêr vise kaoseet brezhoneg ato** : J'étais habitué à parler breton, puisqu'à la maison on parlait tout le temps breton *(Lannedern)* ; **An heñi bihen a'h ee kalz founnissoc'h (e)vi(d) paotr ar roue pugur hezh oa digourdi ha boas deus an toullou ha deus ar reier** : Le petit allait bien plus vitre que le garçon du roi puisqu'il était dégourdi et habitué aux trous et aux roches *(Lokered)*

- **Boas fall** : Mauvaise habitude ; **Se zo ur voas vall** : C'est une mauvaise habitude *(Poullaouen)*
- **Boas vad** : Bonne habitude ; **N'é ket ur voas vad evañ d'ar sadorn-noñs** : Ce n'est pas une bonne habitude de boire le samedi soir *(Poullaouen)*

- **Mignoc'h 'vid boès** : Plus que d'habitude ; **Trenk-mat vé-hegn da gomañs, ba'r *Germaines* zo bla-m(añ), mignoc'h 'vid boès** : Elles sont bien aigres pour commencer, dans les Germaines qu'il y a cette année, plus que d'habitude *(Laz)*

**BOASAÑ** ['bwɑːzə] : [***boasa*** 1659] vb. ; (s') Habituer

✗ *syn.* : ***abitüiñ, kustumiñ, be reizh***

**(E)moc'h ket boaset da sortïal d'an eur-te (a)han(o)h pé ket echü(et) ho tevezh c'hoazh ahan(o)h** : Ce n'est pas dans ton habitude de sortir à cette heure-là tu n'as pas encore fini ta journée *(Sant-Hern)* ; **Ha 'vid 'h o(be)r añwn, ya ! An dud voagn ket boaset deuh ar sort traou-te 'nê-gn !** : Et pour faire peur, oui ! Les gens n'étaient pas habitués à ce genre de choses ! *(Plonee)*

- **'N-om voasañ da** : Prendre l'habitude de ; **'N-om voasañ da gousked a-bred** : Prendre l'habitude de dormir tôt *(Poullaouen)*

**BOCH** [bɔʃ] : [***Boch*** 1915] n.m. (pl. **-ed** ['bɔʃəd-t]) ; Boche (surtout utilisé pour nommer les Allemands pendant la guerre 39-45)

**Mond war-zu linennou ar Boched** : Aller en direction des lignes allemandes *(Plouïe)* ; **Med owen mise da ve tapet ga'r Boched ba'r gêr** : Mais j'avais peur d'être pris par les boches à la maison *(Plouïe)* ; **Ya, med ba'r vourc'h oa ur seksïon *allemande*, Boched !** : Oui, mais il y avait au bourg une section allemande, des Boches ! *(Kleden)* ; **Ar Boched, an Alamanted oa ba'r skol ha vije lod deuh ar c'hlassou gate dalc'h-mad** : Les Boches, les Allemands étaient à l'école et certaines des classes étaient constamment avec eux *(Skrigneg)* ; **Pier ! E(rr)i é ar Boched ahe ! (E)magn barzh Kallag ! 'Benn un eur, ar re-mañ ahe zo ba Trévenec !** : Pierre ! Les Boches sont arrivés là ! Ils sont à Callac ! D'ici une heure, ils sont là sur Trévenec ! *(Karnod)*

**BOCHAD** ['bɔʃəd-t] : [***bochat*** 1659] n.m. ; Groupe de

✗ *syn.* : ***bandennad, group, kouch, pobl***

**Me(d) an dra-he zo braw 'vel-kent, kaoud ur bochad-tud da zigemer 'han(o)h ar mo(d)-se !** : Mais c'était tout de même beau d'avoir un groupe de gens pour vous accueillir comme ça ! *(Skrigneg)*

**BOCHENN** ['boʃən] : [***bogen*** 1659] n.f. (pl. **-ou** [bo'ʃɛnu]) ; Bouquet (d'arbres)

✗ *syn.* : ***blochad*** ; & *cf.* : ***boked, gwe***

**Me meus ur vochenn ahe so chechañ d'an hesk** : J'ai là un bouquet d'arbres qui tire de la laîche *(Ponvel)*

**BOC'H** [boh] : [***bouch*** 1499 ; ***boc'h*** 1699] ad. & n.m. (pl. **-ed** ['bohəd-t]) ; n.m. Bouc / & ad. Lourd (temps)

✗ *syn. ad.* : ***pouer, pounner*** ; *cf.* : ***biketen, bouch, gawr***

**Deut é ar boc'h** : Le bouc est arrivé *(Plouïe)*

- **Amzer voc'h** : Temps lourd ; **Boc'h é an amzer !** : Le temps est lourd ! *(Poullaouen)*
- **N'é ket red da lak ar boc'h war-lein an ti 'vid lak an dud da c'hoarzhin** : Il n'est pas nécessaire de mettre le bouc sur le faîte de la maison pour faire rire les gens *(Skrigneg)*

**BOC'H / BOUC'H** [bɔx-h] ['bux-h] : [gaul. ***baccos*** ; vx. br. ***bach*** *croc, crochet*] n.m. ; Hoyau / Petite binette

✗ *syn.* : ***binet, binetenn***

**Ur boc'h** : Une petite binette *(An Uhelgoat)* ; **Ar bouc'h ! Am(añ) (e)ma-heñw sè !** : Le hoyau ! Il est ici tiens ! *(Kleden)* ; **'H an da gemer ma boc'h da ziboulañ brug dit** : Je vais prendre mon hoyau pour t'évacuer la bruyère *(Poullaouen)* ; **Ar brug-se zo aes da ziboulañ war ur ros sonn ga'r boc'h** : Cette bruyère est facile à évacuer sur un coteau abrupt muni d'un hoyau *(Poullaouen)* ; **'Benn c'hwénn(añ) ar betrabes vis(e) lak(et) un tr(o)ad berr ba'r boc'h ha 'vi(d) c'hwénn(añ) betrabes oa un teknik dé c'hwénn(añ) (a)nê !** : Pour sarcler les betteraves on mettait un manche court dedans, il y avait une technique pour les sarcler ! *(Kleden)* ; **Ar mo(d)-s(e) ree-hè ga'r lim, wa'r boc'h vis(e) ràet un taol-lim wa'r boc'h, ar boc'h vis(e) go(v)elet 'è ! Memes-mod 'è vis(e) lak(et) ur go(v)eled barzh ha goud(e)-se neu'n, pugur vis(e) ket go(v)elet papred, vis(e) ràet un taol-lim dé lak(ad) (a)naoñ dé droc'hiñ ha goud(e)-se vis(e) ràet un tamm taol wa'n tu (e)n-en(eb)** : C'est ainsi qu'on utilisait la lime, on faisait un coup de lime sur le hoyau, on affûtait le hoyau également ! Pareillement on y faisait un affûtage et alors ensuite, puisqu'on ne affûtait pas toujours, on donnait un coup de lime pour le faire couper et ensuite on donnait un petit coup sur le côté opposé *(Kleden)*

**BOD / BOUD** [boːd-t] [buːd-t] : [***bod-*** 1426 ; ***bot*** 1659] n.m. (pl. **-ou** ['b(o/u):du]) ; Branche / Buisson (d'ajonc...) / Groupe de hameaux / Rameau / Touffe

✗ *cf.* : ***brank, breñch, deliou, koat-briñsou***

◆ Branche ; **Kêh dé laken ur boud-lann dé hou(zh) ba hi neizh !** : Allez lui mettre une branche d'ajonc dans son nid ! *(Laz)* ; **Vïent ket 'pil ar gwe, (ne)me(d) ar bodou ! Ha oa ket droad d'ober (ne)med ur wech beb naw bla** : Ils n'abattaient pas les arbres, seulement les branches ! Et il n'y avait le droit qu'une fois tous les neufs ans *(Sant-Wazheg)* ; **Ar bla-se oa bet terrubl ! Ar bodou 'vel traou ha pladet toud ar sapin ha'n traou ! Torr(e)t ar bodou deus-hè 'e, gand ar bouesañs deus an erc'h war'nê !** : Cette année-là fut terrible ! Les branches comme des trucs et tous les sapins et autres affaissés ! Leurs branches également cassées par la pesanteur de la neige sur elles ! *(Lokarn)*

◆ Buisson ; **Echu é ga'r goñ kaled, deut é ar bleuñ ba'r bod-drein** : On en a fini avec l'hiver dur, le buisson d'épines est en fleur *(Plouïe)* ; **Ha c'hwi ga'n ar, ma weleh ar bod-lann petram ar skod-lann, c'hwi wel d'anê a-**

**raog tre tàe ar c'herseg** : Et vous, à l'araire, si vous voyiez un buisson d'ajonc ou bien une souche d'ajonc, vous les voyez avant au fur et à mesure que les chevaux avançaient *(Speied)*

◆ Groupe de hameaux ; **Sell ! 'Ma Vrañsou-Mari 'h o(be)r tro ar bod !** : Regarde ! Y a François-Marie qui faire le tour du groupe de hameaux ! *(Skrigneg)*

◆ Rameau ; **War ar bod** : Sur le rameau *(Plouïe)* ; **War ar bodig moan** : Sur le mince petit rameau *(Plouïe)* ; **(E)ma ar vamm-gozh labourad daoñ gad he bod-beus** : La grand-mère le corrige munis de son rameau de buis *(Poullaouen)* ; **Me meus troc'het ar boudou (e)n-ur hond d'an nec'h !** : J'ai coupé les rameaux en montant ! *(Poullaouen)* ; **Un toull bod sec'h oa ba'r c'hoat, ur sec'hadenn** : Il y avait un trou de rameau séché dans le bois, un endroit sec (partie morte dans une planche) *(Laz)* ; **Boñ ma 'n-im stage-heñw d'ar bod, 'bénn-neuhe oa mad-tre !** : Bon s'il (l'essaim) se fixait à un rameau, pour-lors c'était très bien ! *(Laz)* ; **Ma wel(e)t an he(d)-kwen(an) ha' 'n-im stag ket d'ar bod, bet é hezh 'klas(k) mond-kuit !** : Si vous voyez un essaim qui ne se fixe pas au rameau, c'est qu'il cherche à partir ! *(Laz)* ; **Hag wichou vijemp c'hoa(r)i ga ur bod-koat ga'r gwiskouled ha 'h ampech anê da val(e)** : Et parfois nous jouions munis d'un rameau avec les chenilles, les empêchant de marcher *(Skrigneg)* ; **Memes-mod 'vel ar bodou-raden ba'r harzh : Peus kemed troc'hañ (a)nê beb pla** : Pareil que les rameaux de fougères dans le talus : Tu n'as qu'à les couper chaque année *(Kleden)* ; **Deiezh ar sul-bleuniou, lakad bep a damm bod-beus ba'r parkeier-ed ha oa sur dé gaoud ed braw, ed gwelloc'h** : Le jour du dimanche des rameaux, mettre des rameaux de buis dans chaque champ de blé et c'était sûr d'avoir du beau blé, du meilleur blé *(Kleden)* ; **Lod lakeè ur bod-lann dê didan o lost, ar re jomè houped ahe wechou ha sul-vïañ ma bikè anê a stardègn war'naoñ c'hoazh, houzoh walc'h** : Certains leur mettaient un rameau d'ajonc sous la queue, ceux qui, parfois, n'avançaient pas et plus ça les piquait, plus ils exerçaient une pression dessus, vous savez bien *(Poullaouen)*

**BOD-PANAL** [bot'pɑ̃:nəl] : n.m. ; Martinet

✗ *syn.* : ***skourje*** ; & *cf.* : ***banal***

**Ma mamm oa deut, paotr-powr, ga ur bod-panal !** : Ma mère vînt, mon pauvre, munis d'un martinet *(Lokmarïa)* ; **Ga'r bod-panal, 'klask an dra-he oan... Oh eo-eo ! Ha meritañ reen sur a-walc'h !** : Avec le martinet, c'est ce que je cherchais... Oh si-si ! Et nous méritions très certainement ! *(Skrigneg)* ; **Ha welen (a)nèi 'tond ga'r bod-panal ba he zorn... Oyow ! Ha me ma tapet hañ ! Ba ma divisker ga hezh** : Et je la voyais venir le martinet dans sa main... Oyow ! Et j'avais attrapé hein ! Sur mes jambes *(Lokmarïa)* ; **Pugur me meus ket bet droad da gorrij houzh ! Kar an dow-all zo bet sujet ga'r bod-panal !** :Puisque je n'ai pas eu le droit de la corriger ! Car les deux autres ont été soumis au martinet ! *(Plonee)* ; **Ar bod-panal vïe korn an oaled ! Sete ar mod-se... Med oh ! Meus ket bet droad da douched dèi** : Le martinet se trouvait au coin du feu ! Voilà... Mais oh ! Je n'ai pas eu le droit de la toucher *(Plonee)*

**BOD-TÏER** [bo.'tijər] : n.m. (pl. **bodou-tïer** ['bo.du,tijər]) ; Lotissement

**Med voa daw din goûd ba-be-lec'h da basseal voa, ba-be-lec'h voa-heñw an hent just, ga'r bod-tïer zo bet gwraet ba du-se ouïeh ket kàer (a)naoñ** : Mais il me fallait demander par où passer, où était la route exactement, à cause du lotissement qui y fût fait vous ne savez plus guère *(Speied)*

**BODEN !** ['bo:dən] : loc. ; Ah bon !

**BODENN** ['bo:dən] : [***bodenn*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [bo'dɛnu]) ; Nid (à insectes)

✗ *syn.* : ***kludad-verien, kludenned-verien, neizh-merien, tuchenn-verien***

**Ha be zo merien ru bras ahe, askelled 'è, me(d) ar re-he ra ur vodenn ba'h an dou(a)r ! Me(d) ar re-he so bras neuhe ! 'Lec'h ar re-m(añ)-all zo merien bi(he)n du ahe ha askelled !** : Et il y a là des fourmis rouges, également ailées, mais elles font un nid dans la terre ! Mais alors elles sont grandes ! Alors que les autres sont de petites fourmis noires et ailées ! *(Skrigneg)*

**BODENN / BOUDENN** ['bo:dən] ['bu:dən] : [***boden*** 1659] n.f. (pl. **-ou** [bo'dɛnu] [bu'dɛnu]) ; Bosquet / Buisson / Gerbier / Meule de foin

✗ *syn.* : ***brac'hell, gwrac'hell*** ; & *cf.* : ***foenn***

◆ Bosquet ; **Lann zo, ma'hat feus bet gwel(et) bodennou zo chomet ahe his-s(e) pa vé fleur mer'n neuhe, med ar re-he vije troc'het yowankoc'h** : De l'ajonc c'est, tu as probablement vu des bosquets qui sont restés là quand ils sont alors jaunes en fleure, mais on les coupait plus jeunes *(Plourac'h)*

◆ Buisson ; **Ur vodenn** : Un buisson *(Kergrist)* ; **Lak i roched ba ur vodenn-drein** : Mettre sa chemise dans un buisson d'épines *(Skrigneg)* ; **Dreñw ur voudenn-fleur** : Derrière un buisson de fleurs *(Poullaouen)* ; **'Vi' 'n hañw ahe gis-se, barzh ti-Édite oa un neizha(d)-gwenan oa deut ha oagn àh o(be)r an dro d'ur vodenn en(e) toud** : Là cet été, une nuée d'abeilles était venue chez Édite et elles y tournaient toutes autour d'un buisson *(Skrigneg)*

◆ Gerbier ; **Ur voudenn** : Un gerbier *(Kergrist)* ; **Laket vije an horzennou e bodennou** : On mettait les gerbes en gerbiers *(An Uhelgoat)* ; **'Vid cherrañ ed vïe daw dê mond war ar voudenn dé dostaad (a)nê** : Pour ramasser le blé il fallait qu'elles aillent sur le gerbier pour les rapprocher *(Kleden)* ; **Killidiñ ree ar gwinizh alïes war an horzenn ba ar park, war ar vodenn** : Le blé germait souvent sur la gerbe dans le champ, sur le gerbier *(Plouïe)* ; **Honn(ezh) oa a-walc'h vid ur paotr, honn(ezh) war ar voudenn pe da lakad traou war ar bateus** : Elle valait autant qu'un homme, sur le gerbier ou à alimenter la batteuse *(Ponvel)*

◆ Meule de foin ; **Ga ur voudenn, ya ha vise lak(e)t ar c'hewr war'nèi** : Avec une meule, oui et on mettait le lien dessus *(Speied)* ; **Ar merc'hed vise 'tijeren wechou 'è ha neu'n war ar voudenn** : Les femmes déliaient aussi parfois et alors sur la meule *(Ponvel)* ; **Deut ar glaw ba mis-eost ha higin(et) ar boudennou toud** : La pluie vint au moi d'août et toutes les meules germèrent *(Speied)*

**BODENNAD / BOJENNAD** [bo'dɛnəd-t] [bo'ʒɛnəd-t] : [***bodennad*** 1992] n.f. (pl. **bodennajou** [bodɛ'nɑːʒu] **-ou** [boʒɛ'nɑːdu]) ; Buisson (de) / Gerbier (de) / Ramée

**Bodennajou vouilh(e) d'ar ramonerien** : Des buissons de feuillage pour les ramoneurs *(Poullaouen)* ; **An dra-se, ba komañsamant an ne(ve)-amzer, 'benn tàè ar bleuñ ba'r gwe, doc'h an dra-s(e) vis(e) gwraet ar bissi(gou)-mareñw, surtoud deus ar c'hraoñ-kel(v)o ha deus an haleg, ar bojennadou-haleg** : Ça, au début du printemps, quand les chatons venaient dans les arbres, on appelait ça des « bissigou-mareñw », surtout du noisetier et du saule, les buissons de saule *(Kleden)*

**BODENNAÑ / BOUDENNO** [bo'dɛnə] [bu'dɛno] : [***bodenni*** 1931] vb. ; Mettre en gerbe / (s') Attrouper

**An eneou onest vije bodennet ba chapel Sant-Mikêl** : Les âmes honnêtes étaient attroupées sans la chapelle Saint-Michel *(An Uhelgoat)*

**BOEM / BOEMP** [bwɛm(p)] [bwem] : [***boem*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['bwɛmu]) ; Sillon retourné (par la charrue) / Bande de terre détachée par la charrue

✗ *syn.* : ***ant, erw, beskell, beskodenn*** ; & *cf.* : ***arar, douar, soc'h***

**Goûd lak ar boem plén** : Savoir rendre le sillon régulier *(Plouïe)* ; **Un ar hag ah a pemp boem ganti** : Une charrue qui prend cinq sillons *(Poullaouen)* ; **Lakad ar boem war-eñwn, nompass ober biskilli** : Tracer le sillon droit, de pas faire de sillons obliques *(Plouïe)* ; **Ha vé voien da lakad ar boem da ve brassoc'h** : Et l'on peut rendre le sillon retourné plus grand *(Plouïe)* ; **A-wechou ma lakes ar brabañ da gemered re vise bras ar boem** : Des fois si tu fais trop prendre le brabant le sillon était trop grand *(Plouïe)* ; **Ha c'hwi regul ga heñzh (e)vel peus c'hoant deus ar mod da jech ar c'herseg deus ar boemou peus c'hoant d'o(be)r** : Et tu régules grâce à lui comme tu veux la manière de tirer les chevaux selon les sillons que tu veux faire *(Kleden)* ; **Hag a-wechou-all neuhe, un tu-all a vije bihannoc'h, ar boem sete zigouee ket mad, vijent ket plén da-houde** : Et alors d'autres fois, un autre côté était plus petit, le sillon ne convenait pas, ensuite ils n'étaient pas réguliers *(Plouïe)* ; **Ha ma lakeh ar mell boem, droieh ket gwal vad (aha)noh petram vïe re labour labour(ad) an douar war-lerc'h go(ude)-se** : Et si vous mettiez l'énorme sillon, vous ne travailliez pas bien (la terre) ou bien c'était trop de travail de travailler la terre ensuite *(Speied)* ; **Med da gomañsamant, 'benn oa kistïon lar vïe mad an aval-douar vis(e) gwraet ga'n alar ! Vis(e) hadet-hègn ba-dindan ar boem dé gomañs, ar re-gentañ meus bet hadet zo bet hadet ar mod-se** : Mais au commencement, quand il était question que les pommes de terres étaient bonnes on faisait à la charrue ! On les semait sous le sillon pour commencer, les premières que j'ai semées furent semées ainsi *(Sant-Wazheg)* ; **Lod vis(e) ur c'hilhorn gante, dapègn ur c'hilhorn hag a hadañ 'n ed deus an dow du ar mo(d)-s(e) wa'r boem ha vise kasset ha vise vres(et) ar re-s(e) ga'r c'heseg war-lerc'h neu'n** : Certains étaient munis d'un seau, ils prenaient un seau et semaient le blé des deux côtés comme ça sur le sillon, on envoyait et les hersait alors ensuite avec des chevaux *(Kareis)*

➢ **Kaoud boem** : Avoir une parcelle de terrain / Être riche (agriculteur) ; **Hezh neus boem** : Il est riche (agriculteur) *(Plouïe)* ; **Hezh neus ket boem, neus ket tamm douar e-bed** : Il n'a pas de terrain, il n'a aucune terre *(Plouïe)*

**BOEMIÑ / BOEMO** ['bwɛmə] ['bwemo] : [***boëmi*** 1732] vb. ; Abasourdir / Ébahir / Égarer l'attention / Épater / Être dans la lune / Être bouche bée / Fasciner

✗ *syn.* : ***abafiñ, sorc'henniñ***

◆ Abasourdir ; **Boemet é** : Il est abasourdi *(Kergrist)* ; **Boemet é-heñw** : Il est abasourdi *(Plouïe)*

◆ Ébahir ; **An dud gouèr a voem founnus** : Les gens timides s'ébahissent vite *(Poullaouen)*

◆ Épater ; **Boemiñ an dud** : Épater les gens *(Poullaouen)*

◆ Être bouche bée ; **Me oa chomet boemet ga'n dra-he** : J'en étais resté bouche bée *(Poullaouen)*

◆ Être dans la lune ; **Boemet out ?** : Tu es dans la lune ? *(Poullaouen)* ; **Hezh zo boemet** : Il est dans la lune *(Plouïe)*

◆ Fasciner ; **Un' hag a voem founnus** : Un qui se fascine rapidement *(Poullaouen)*

**BOESSON** ['bwɛsən] : [***boëson*** 1914] n.m. (pl. **-iou** [bwɛ'sɔ̃nju]) ; Alcool / Alcoolisme / & Boisson

✗ *m. comp.* : ***penn-boesson*** ; *syn.* : ***alkol, heñi-kreñw*** ; & *cf.* : ***evaj***

◆ Alcool ; **Ar boesson zelc'h an dud yac'h** : L'alcool conserve les gens en bonne santé *(Skrigneg)* ; **Hezh neus ur boesson pitou** : Il a l'alcool paillard *(Plouïe)* ; **Hezh neus ur boesson aes** : Il a l'alcool facile (modéré) *(Plouïe)* ; **Hezh neus ur boesson drol** : Il a l'alcool étrange *(Plouïe)* ; **Pegur ouïe a-walc'h lar oa ar boesson** : Puisqu'il savait bien qu'il y avait de l'alcool *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Set(u) reemp gwin hag reemp boesson** : Nous faisions donc du vin et nous faisions de l'alcool *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Pé vé ur boesson gantoñ neuhe a gaosev** : Lorsqu'il a de l'alcool alors il parle *(Plouïe)* ; **Ar re-he vïe klask boesson mignoc'h (e)vi(d) klask boued !** : Ils cherchaient plus l'alcool que la nourriture ! *(Poullaouen)* ; **Gwech-ell ar beïsanted oa 'fond vras toud, oa acharniñ war ar boesson** : Autrefois les paysans allaient tous à fond, s'acharnaient sur l'alcool *(Kleden)* ; **Neuhe vije boesson ganit, vije butun ganit, vije bomboñiou ha traou, a vije rôet traou d'an dud** : On apportait de l'alcool, du tabac, des bonbons et autres choses, on donnait des choses aux gens *(Kalaner)* ; **Ale amañ zo un' da lakad ba'n toull (a)darre ! Ablame d'ar boesson c'hoazh !** : Allez ici il y en a encore un qu'on va mettre au trou ! Encore à cause de l'alcool ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ha deus an noñs neu'n vis(e) tailhet ar boesson ha pé vis(e) tailhet ar boesson fache an dud !** : Et le soir l'alcool était rationné et lorsque l'alcool était rationné, les gens se fâchaient ! *(Kleden)* ; **Me meus ket bet evet gwech e-bed ! Evañ reen, forset mad even 'vel ar re-ell, med james on bet derañjet ga'r boesson** : Je n'ai jamais bu ! Je buvais, forcément je buvais comme les autres, mais jamais je n'ai été dérangé

par l'alcool *(Lokarn)* ; **An dra-he oa pad an dornañ hag a vijent kajimant an eil prest da lammañ war egile mo(d)-se ! An dra-h(e) é ar boesson !** : C'était pendant le battage et ils étaient quasiment prêts à se sauter dessus l'un l'autre comme ça ! Ça c'est l'alcool ! *(Skrigneg)*

◆ Alcoolisme ; **Ar boesson 'n-heñi ra an dra-he** : C'est l'alcoolisme qui est responsable de ça *(Poullaouen)*

◆ Boisson ; **Ar boesson jomeè zo bet hadwerzhet goude** : La boisson qui restait a été revendue après *(Poullaouen)* ; **Ma vije bet boesson vije bet mïoc'h (a) dud** : S'il y avait eu de la boisson, il y aurait eu plus de monde *(Poullaouen)* ; **'N-ur c'hoa(r)i-kartou, vije rôet ur boesson tomm dê 'è** : En jouant aux cartes, on leur donnait aussi une boisson chaude *(Skrigneg)* ; **Ha oa laret diñ derc'hen boesson d'ar re oa 'labourad** : Et on m'avait dit de fournir la boisson à ceux qui travaillaient *(Poullaouen)* ; **Gwelloc'h oa 'vi(d) toud ar boessoniou-ell !** : Il était meilleur que toutes les autres boissons ! *(Kareis)*

➢ **Be liw ar boesson war *ub.*** : Avoir l'aire d'un poivrot ; **Hezh so liw ar boesson war'naoñ, hizh so e(rr)o du !** : Il a l'air d'un poivrot, il est devenu noir ! *(Poullaouen)*

➢ **Marw ga'r boesson** : Mort de l'alcool ; **Ya, marw ga'r boesson** : Oui, mort de l'alcool *(Plonee)*

➢ **Poazh ga'r boesson** : Cuit par l'alcool ; **Pé vïent e(rr)o poazh ga'r boesson, beñ pé nïent ket kin da evo ba'r gêr, vïe red dê mond da glask ba-lec'h vije !** : Lorsqu'ils étaient devenus cuits par l'alcool, ben lorsqu'ils n'avaient plus à boire, il leur fallait aller chercher là où il y en avait ! *(Poullaouen)*

➢ **Ur vruchedad-boesson gantoñ** : Plein comme une barrique ; **Ur vruchedad-boesson zo gantoñ** : Il est plein comme une barrique *(Skrigneg)*

**BOESSONER** [bwɛ'sɔ̃:nər] : [***boessoner*** 1992] n.m. (pl. **-ien** [bwɛsɔ̃'nɛrjən]) ; Alcoolique

✗ *syn.* : ***lankon, penn-boesson*** ; & *cf.* : ***penn-jistr***

**Mew-dall, e(rr)o boessoner** : Ivre mort, devenu alcoolique *(Kergloff)* ; **Lankoned so boessonerien !** : Des ivrognes sont des alcooliques ! *(Skrigneg)*

**BOESSONÏED** [bwɛsɔ̃'ni:əd-t] : ad. ; Alcoolisé (-e)

**Boessonïed-mat oa an amprevan** : Le vaurien était bien alcoolisé *(Poullaouen)*

**BOESSONIÑ** [bwɛ'sɔ̃:ni] : [***boessoniñ*** 1992] vb. ; Boissonner / S'alcooliser

✗ & *cf.* : ***evañ, kass d'an traoñ, lonkañ, mond war ar boesson***

**Tud ha' 'n-om lak da voessoniñ zo echou** : Les gens qui se mettre à boissonner sont fichus *(Poullaouen)*

**BOJAD / BOÑJAD** ['bo:ʒəd-t] ['bɔ̃:ʒəd-t] : n.f. ; Jointée (cf. **bosad**)

**BOKED / BOUKED** ['bɔ̀kəd-t] ['bukəd-t] : [***boucquet*** XVI^e^; ***bocquet*** 1633] n.m. (pl. **-ou** [bo'ke:du] **bo(u)kidi** [bo'ki:di] [bu'ki:di] **bokiji** [bo'ki:ʒi]) ; Bouquet (de) / Gerbe (de) / & fig. (une) Beauté

✗ *syn. fig.* : ***feukenn, fleurenn, pleumpenn, steredenn*** ; & *cf.* : ***bleuñ, bochenn, fleur***

◆ (une) Beauté ; **Houmañ zo ur boked** : C'est une beauté *(Plouïe)*

◆ Bouquet (de) ; **Dihastet é ha houmañ é boked dèi** : Elle est tombée enceinte involontairement et c'est le bouquet pour elle *(Plouïe)* ; **Renket kaoud ur boked pilpinïell hag ar boked pilpinïell den e-bed ouïe p(e)-lec'h oa !** : Il faut avoir un bouquet de pimpinelle et le bouquet de pimpinelle personne ne savait où il se trouvait ! *(Lokered)* ; **An heñi a zigessfe din ar boked pilpinïell no ur maner mignoc'h ha dow sac'had-owr !** : Celui qui m'apportera le bouquet de pimpinelle aura un château de plus et deux sacs d'or ! *(Lokered)*

➢ **Dañs ar boked** : La danse du bouquet ; **War an eured pa teue an dud maes an ilis vise gwraet dañs ar boked, (e)n-ur sortïal deuh an ilis** : Pendant la noce lorsque les gens sortaient de l'église on faisait la danse du bouquet, en sortant de l'église *(Plourac'h)*

**BOKEDOU-AR-GURUN** [bo'ke.duər,gy.rn] : coll. ; Jasione des montagnes

**BOKIDI-BRAN** [bo'ki.di,brɑ̃:n] : [***boukidi bran*** 1941] coll. ; Jacinthe des bois

✗ *syn.* : ***fleur-bran, pour-bran***

**BOLC'H** [bɔlh] : [vx. br. ***bolc*** ; ***bolc'h*** 1732] coll. ; Cosses

**BOLC'HEN** ['bɔlhən] : [***bolc'hen(n)*** 2005] n.m. (pl. **-ou** [bɔl'henu]) ; Cosse / Ampoule (de peau aux mains…) / Cloque / Cupule / Bogue

✗ *syn.* : ***klogorenn, klor*** ; & *cf.* : ***filboc'henno***

**Teir fïesenn-fo so ba'r bolc'hen** : Trois faînes se trouvent dans la cupule *(Rostrenn)*

**BOLENN / BOR'NN / POLENN** ['bo:lən] ['bo:rn] ['po:lən] : [***bolenn*** 1927] n.f. (pl. **-ou** [(b/p)o'lɛnu]) ; Bol

**Bolennou faouted** : Des bols fêlés *(Skrigneg)* ; **Assiedou ha bolennou** : Des assiettes et des bols *(Berrien)* ; **Kafe du barzh ar bolennou** : Du café noir dans les bols *(Ar Fouillez)* ; **Hei wele ar bolenn ba'r penn-all** ; Elle voyait le bol de l'autre côté *(Kolloreg)* ; **Didammed é ar volenn ha faouted !** : Le bol est ébréché et fêlé ! *(Brennilis)* ; **Set' vije trô(et) an duellenn ha ga'r vor'nn !** : On tournait donc le robinet, et au bol ! *(Skrigneg)* ; **Pé vije torret ur volenn pe un assïed, an dra-he oa ur c'holl** : Lorsqu'on cassait un bol ou une assiette, c'était une perte

*(Skrigneg)* ; **Failhañsou, plajou, polennou, un tamm deus toud** : Des faïences, des plats, des bols, un peu de tout *(Poullaouen)* ; **Ha gwelc'h(añ) ar polennou ha goud(e) neu'n frot ar meurbl !** : Laver les bols et alors après frotter les meubles ! *(Karnod)* ; **Evañ kafe ba ur volenn kontammed blij ket din tamm e-bed !** : Ça ne me plaît pas du tout de boire du café dans un bol ébréché ! *(Plouïe)* ; **Ha neuhe hezh neuhe, ràet vise pilhou daoñ (iv)è, añfeñ an tammou truilhou ha hezh a ràe assiedou petramed bolennou** : Et alors lui, on lui donnait aussi des vieux chiffons, enfin les guenilles et il donnait des assiettes ou-bien des bols *(Lokmarïa)* ; **Med hom(añ) oa ket 'hond da evañ, set' oa ket laket (ne)med ur skeudenn dèi barzh foñs ar vor'nn !** : Mais elle n'allait pas boire, on ne lui mit donc qu'une once au fond du bol ! *(Skrigneg)* ; **Da zistrempañ 'naoñ ha gad ur vi hag a-raog me laka da c'hweo ba ur vor'nn rêjin bihen, me gav gwelloc'h 'naoñ pé vé rêjin barzh** : À tremper avec un œuf et avant je mets des raisins secs à gonfler dans un bol, je le préfère lorsqu'il contient des raisins *(Skrigneg)* ; **Set' oa gwraet ur bann'h kafe dèi ha laket ur pezh bor'nn dèi ! Ma haotr-kaezh-mañ, ni mamp ket bolennou bihen 'vel vé gwraet bremañ** : On lui fit donc un coup de café qu'on lui mit dans un grand bol ! Mon pauvre, nous n'avions pas de petits bols comme maintenant *(Skrigneg)*

**BOLENNAD / POLENNAD** [bo'lɛnəd-t] [po'lɛnəd-t] : [***bolennad*** 1958] n.f. (pl. **bolennajou** [(b/p)olɛ'nɑːʒu]) ; Bol de / Bolée (de)

**Da gargañ dit ur volennad** : Pour te remplir une bolée *(Poullaouen)* ; **Ha vij(e) lak(et) ur volennad dour ba'h ar c'hreis ha vij(e) lak(et) amann** : Et on mettait un bol d'eau au centre et on mettait du beurre *(Skrigneg)* ; **Ha gou(de)-se vïe laket ur volenna' boued-kafer din ba-kich' an tan** : Et ensuite on me mettait un bol de soupe de café au coin du feu *(Laz)* ; **Eh ! Hag a'h añw direktamant war ma chidour(e)n ga ma bolennad laezh !** : Eh ! Et je vais directement au-dessus de mon chaudron, munie de mon bol de lait ! *(Skrigneg)* ; **Ni vije ba'r parkeier, pe hom zud hag a nije naon, teue d'o mer(e)nn hag a vije laket ur volennad-kafe dê pa teuent !** : Nous étions dans les champs, ou nos parents qui avaient faim, venions au goûter et on leur mettait une bolée de café lorsqu'ils venaient *(Skrigneg)*

**BOLOD** ['bɔːlod-t] : [***bolot*** 1633] n.m. (pl. **-ou** [bɔ'loːdu]) ; Balle / Crottin / Pilule

✗ *syn. :* ***ballon, pilulenn*** *; & cf. :* ***kaoc'h, keseg***

◆ Balle ; **C'hwitellad ree ar bolodou barzh an aer** : Les balles sifflaient dans l'air *(Poullaouen)*

◆ Crottin ; **Bolodou kaoc'h-keseg** : Du crottin de cheval *(Poullaouen)*

◆ Pilule ; **Kemer ra bolodou ?** : Elle prend la pilule ? *(Poullaouen)*

**BOLONTE** [bo'lɔ̃nte] : [***volante*** 1499 ; ***bolante*** 1732] n.f. ; Volonté

✗ *cf.* : ***abondañs, divenn, gwalc'h***

**Bolonte vankè da veur (a) hini** : Plusieurs manquaient de volonté *(Poullaouen)* ; **Nin na un tamm bolonte 'ta, kirïus, kiriussoc'h (e)vi(d) ar re-all un tamm** : Nous nous avions un peu de volonté tien, curieux, un peu plus curieux que les autres *(Skrigneg)* ; **Ha bi oa lod-ell neu'n, goud(e) nagn korv dalveent mann e-bed dram nagn ket bolonte !** : Et il y en avait d'autres alors, bien qu'ils avaient du corps ne valaient rien du tout parce qu'ils n'avaient pas de volonté ! *(Kleden)* ; **Teir gwech oa-ñw bet entoksiket, ma kasset 'naoñ da Gemper ha nintra d'o(be)r ! Nintra ! Daw é kaoud bolonte vad !** : Il a été intoxiqué trois fois, je l'avais amené à Quimper et rien à faire ! Rien ! Il faut avoir de la bonne volonté ! *(Plonee)*

➢ **A volonte vad** : De bonne volonté ; **Un deñn a volonte vad popred** : Toujours une personne de bonne volonté *(Karnod)*

➢ **Mar be bolonte Doue** : Si Dieu le veut / Si telle est la volonté de Dieu ; **Ar barados fin ho teiou, mar be bolonte Doue** : Le paradis à la fin de vos jours, si Dieu le veut *(Poullaouen)*

➢ **Ober e volonte** : Faire ses quatre volontés ; **Kàer mé ober o bolonte…** : J'ai beau faire leurs quatre volontés *(Poullaouen)*

**BOLONTER / VOLONTER** [(b/v)o'lɔ̃ntər] : n.m. (pl. **-ien** [(b/v)olɔ̃n'tɛrjən]) ; Volontaire

**Volonterien vise, tud retreted un tamm hag ouïe renkañ** : Il y avait des volontaires, des gens retraités qui savaient réparer *(Ponvel)*

**BOLZ** [bɔlz-s] : [***bols*** 1499] n.f. ; Voûte / Dôme

➢ **Bolz an neñw** : La voûte céleste ; **Hiriw é ijel bolz an neñw** : Aujourd'hui la voûte céleste est basse *(Poullaouen)*

**BOMBAÑS / BOMBOSS** ['bɔ̃mbɑ̃s] ['bɔ̃mbɔs] : [***boubancc*** 1499 ; ***bombancc*** 1521] n.f. (pl. **-ou** [bɔ̃m'bɑ̃.su] [bɔ̃m'bɔsu]) ; Vantardise

✗ *syn.* : ***pouf*** ; *cf.* : ***bomboch***

**Ar re-he ra kalz bombossou** : Ils font beaucoup de vantardises *(Skrigneg)*

**BOMBAÑSER / BOMBOSSER** [bɔ̃m'bɑ̃.sər] [bɔ̃m'bɔ.sər] : [***bombañser*** 1992] n.m. (pl. **-ien** [bɔ̃mbɑ̃sɛrjən]) ; Vantard

✗ *syn.* : ***ambarasser, fougassenn, fougasser, fougeer, planter-pouf*** ; & *cf.* : ***bombocher***

**Hezh so ur bombosser !** : C'est un vantard ! *(Plouïe, Skrigneg)* ; **Ur bombañser so ur c'hweadenn, ginoweg !** : Un vantard c'est une personne gonflée d'orgueil, un crétin ! *(Skrigneg)*

➢ **Bombañser-ginoweg** : Crétin vantard ; **Hezh so ur bombañser-ginoweg !** : C'est un crétin vantard ! *(Skrigneg)*

**BOMBARD** ['bɔ̃mbard-t] : [***bombart*** 1499] n.f. ; Bombarde

✗ *cf.* : ***bidañ, binïou***

**Ha dre ene oa ket binïou na bombard d'ar mare-se** : Et par là il n'y avait pas de biniou ni de bombarde à cette époque-là *(Skrigneg)* ; **An ta(d)-kozh ha hezh sone ar binïou ha oagn dow deus ar familh 'è 'sonañ ar binïou ha bombard** : Le grand-père sonnait du biniou, ils étaient également deux de la famille sonnant du biniou et de la bombarde *(Ponvel)* ; **Pé vis(e) frikoiou vïe kan(e)t da zañsal ha vise sonerien ha bombard ha binïou ha vise kanerien, ar re ouïe kan(añ), vïe lar(e)t d'an dud da zond da ganañ !** : Lorsqu'il y avait des gueuletons, on chantait du kan-ha-diskan, il y avait des sonneurs, de la bombarde, du biniou et des chanteurs, ceux qui savaient chanter, on disait aux gens de venir chanter !

➢ **Taol-bombard** : Air de bombarde ; **Deut d'ober un taol-bombard** : Venu faire un air de bombarde *(Poullaouen)*

**BOMBARDAMANT** [bɔ̃mbar'dɑ̃mən] : [***bombardamant*** 1919] n.m. & n.f. (pl. **bombardamañchou** [bɔ̃mbarda'mɑ̃ʃu]) ; Bombardement

**Ur bombardamant bras** : Un grand bombardement *(An Uhelgoat)* ; **Ha p(a) oa krog ar vombardamant ba Skrigneg amañ, ar yontr oa aet-kuit 'e ha leusk(et) ar marc'h lem a oa** : Lorsque le bombardement commença ici à Scrignac, mon oncle était également parti et avait laissé le cheval là où il était *(Skrigneg)*

**BOMBARDIÑ** [bɔ̃m'bardi] : [***bombardi*** 1821] vb. ; Bombarder

**Bombardet visè ar c'hêriou bras dê** : On leur bombardait leurs grandes villes *(Poullaouen)* ; **Ha c'hoazh p(a) oa 'n-om ga(v)et ba bourk Skrigneg, an dud a gredent ket c'hoazh mond da dap ar c'hourrie, pugur oa à vombardiñ** : Et encore lorsqu'il se retrouva au bourg de Scrignac, les gens n'osaient toujours pas aller prendre le courrier, puisque ça bombardait *(Skrigneg)*

**BOMBOCH** ['bɔ̃mbɔʃ] : [***bamboch*** 1992] n.m. (pl. **-ou** [bɔ̃m'bɔʃu]) ; Bamboche

✗ *cf.* : ***bombañs***

**BOMBOCHER** [bɔ̃m'bɔʃər] : [***bambochér*** 1931] n.m. (pl. **-ien** [bɔ̃mbɔ'ʃɛrjən]) ; Fêtard (avec alcool) / Ivrogne / Qqn aimant faire bombance ; **BOMBOCHÉRES** [bɔ̃mbɔ'ʃeːrəz-s] : n.f. (pl. **-ed** [bɔ̃mbɔʃɛ'reːzəd-t]) ; Fêtarde (avec alcool) / Ivrogne

✗ *m. comp.* : ***penn-bombocher*** ; *syn.* : ***lonker*** ; & *cf.* : ***bombañser***

**Hezh so ur bombocher !** : C'est un fêtard (avec alcool) ! *(Motre, Skrigneg)* ; **Ar bombocher hag ar c'harg-i-doull, ya** : Le fêtard et le boit-sans-soif, oui *(Poullaouen)* ; **Ya, med bombocher zo un' dèn ha' vé mew alïes !** : Oui, mais un « bombocher » c'est une personne qui est souvent saoule *(Kergloff)* ; **D'ar sadorn d'an nos vé kalz bombocherien war hent an ostaliri** : Il y a beaucoup de fêtards ivres le samedi soir sur la route du bar *(Plouïe)* ; **'Benn (ar) fin é deut ur bombocher ha ar mod-se neus echüet...** : Pour finir c'est devenu un ivrogne et c'est comme ça qu'il a fini... *(Plouïe)* ; **Un tamm bombocher, un' ha' vije mew alïes, me(d) an heñi eve kimed ur wech tre var(e) oa normal !** : Une sorte d'ivrogne, un individu qui était souvent saoul, mais celui qui ne buvait qu'une fois le temps était normal ! *(Plonee)*

**BOMBOÑ** ['bɔ̃mbɔ̃] : n.m. (pl. **iou** [bɔ̃m'bɔ̃ju]) : Bonbon

**Ah pass bomboñiou, vis(e) ket kalz !** : Ah pas de bonbons, y en avait pas beaucoup ! *(Sant-Wazheg)* ; **Sell goude mamp arc'hant da gaoud hor bomboniou** : Donc après nous avions de l'argent pour avoir nos bonbons *(Skrigneg)* ; **Staliou sa(v)et bord an hent vise ka(v)et war'nê frwezh ha bomboñiou** : On trouvait sur les étals des boutiques montées au bord de la route des fruits et des bonbons *(Poullaouen)* ; **Neuhe vije boesson ganit, vije butun ganit, vije bomboñiou ha traou, a vije rôet traou d'an dud** : On apportait de l'alcool, du tabac, des bonbons et autres choses, on donnait des choses aux gens *(Kalaner)* ; **Digass(et) vise tammou traou domp deus ar yêr : Avalou, wechou vis(e) bomboñiou** : On nous apportait quelques trucs de la maison : Des pommes, parfois des bonbons *(Kergloff)*

➢ **Marc'hadour-bomboñiou** : Marchand de bonbon ; **Ar varc'hadoures-bomboñiou oa ene** : La marchande de bonbon y était *(An Uhelgoat)*

**BON / BOÑ !** ['bɔːn] [bɔ̃] : excl. ; Bon !

✗ *syn.* : ***ma !***

**Ah bon 'ha te ?!?** : Ah bon toi ma foi !?! *(Skrigneg)*

**BOÑ** [bɔ̃ː] : n.m. (pl. **-iou** ['bɔ̃ju] **boniou** ['bɔ̃nju]) ; Bon (d'alimentation...)

✗ *cf.* : ***tiked***

**Ni a gasse amïabl boniou *chicorée Leroux* d'ar seures** : Nous apportions aimablement des bons chicorée-Leroux à la sœur *(Skrigneg)* ; **Boñiou, ya 'houzoh a-walc'h, (a-)wechou vïe balloniou !** : Des bons, oui vous savez bien, parfois il y avait des ballons ! *(Lokmarïa)* ; **Pa oa debet ar boñiou ha keme(d) yun d'o(be)r ma ha c'hoant** : Lorsque les bons étaient mangés, tu n'avais qu'à faire un jeûne si tu voulais *(Skrigneg)* ; **Keit-ha hije boñiou vije rôet un dra mennaket dit-te (e)vite !** : Tant que tu avais des bons on te donnait quelque chose en contrepartie ! *(Skrigneg)* ; **Me ma ket kement-se 'ta boñiou, ma ket bet poupeenn na mann e-bed** : Je n'avais pas tant que ça de bons, je n'avais pas eu de poupée ni rien du tout *(Skrigneg)* ; **D'ar mar(e) oan-me yowank vise mo(d)-se ato, vïe boniou 'vi(d) ar bar(a) ato** : À l'époque où j'étais jeune c'était toujours comme ça, il y avait toujours des bons pour le pain *(Lannedern)* ; **Ha vije ràet boñiou d'an dud goude evi(d) kaoud bar(a) ha 'vi(d) ur lur-bleud pij(e)**

**ur lur-bar(a) !** : Et après on donnait des bons aux gens pour avoir du pain, pour une livre de farine tu avais une livre de pain ! *(Lokarn)*

**BONAMI** [bonami] : [***bonami*** 1992] n.m. ; Bon ami

✗ *syn.* : ***kamarad***

**Med me oa intañves pell oa ha houzh na owen pete-goûd mïen klasket ur bonami** : Mais j'étais veuve depuis longtemps et elle avait peur au cas où j'aurais cherché un bon ami *(Skrigneg)*

**BONED** ['bɔ̃:nəd-t] : [***bon(n)et*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [bɔ̃'ne:du] **bonidou** [bɔ̃'ni:du]) ; Bonnet

**Mi fanka ur boned din !** : Je veux un bonnet ! *(Kergrist)* ; **Me vefe kontant da gaoud ur boned !** : J'aimerais avoir un bonnet ! *(Kergrist)* ; **Boñ ! Beñ fanka ur boned dac'h, ah beñ 'ho ràet ur boned dac'h !** : Bon ! Ben tu veux un bonnet, eh ben tu auras un bonnet ! *(Kergrist)* ; **Ha pé chethen 'neoñ dreist da ma venn, ba-lec'h goueo mo droed da ajel war ar boned !** : Et lorsque je le jetterai par-dessus ma tête, là où il tombera j'aurai le droit de m'asseoir sur le bonnet ! *(Kergrist)* ; **In kernevodes ga hi c'hoef ha-toud ! Ar vrozh hir hag ar jemejetenn ha neuhe ar boned du** : En kernevodes avec sa coiffe et tout ! La longue robe, le gilet et alors le bonnet noir *(Skrigneg)* ; **Am(añ) oa ur c'hoef rond ah(e) hag ur boned du vise ba-dindan ! Ha hezh, ar boned du zerc'hè ar blew dê-gn 'ta !** : Ici il y avait une coiffe ronde et il y avait un bonnet noir en dessous ! Et c'est le bonnet noir qui leur tenait les cheveux tiens ! *(Kareis)*

- **Ar Bonedou Ru** : Les Bonnets Rouges ; **Kar tro ar bla(v)ezh c'hwezeg-kant pemzeg ha-tr(i)-ugent ahe pé oa bet ar ra(v)olt ar Bonedou Ru** : Car aux alentours de l'an seize cent soixante-quinze là lorsque ce fut la révolte des Bonnets Rouges *(Landelo)*
- **Boned kras-lard** : surnom de la coiffe du Poher (surnommée « camembert » en français)

**BONED-TOUSSEG** ['bɔ̃:ne,tusəg-k] : [***boned-touseg*** 1929] n.m. (pl. **bonedou-tousseg** [bɔ̃'ne.du,tusəg-k]) ; Champignon

✗ *syn.* : ***boued-tousseg, krampouzh-tousseg, penn-tousseg, skabell-tousseg, tok-tousseg***

**Bonedow-tousseg ba'r prad** : Des champignons dans le pré *(Kergrist)*

**BOÑJOUR** [bɔ̃'ʒu:r] : [***bon iour*** XVI^e] n.m. ; Bonjour

✗ *cf. expr.* : ***mad ar jeu ?, pe-naos 'ma kont ?***

**Ah boñjour !** : Ah bonjour ! ; **Boñjour eskob** : Bonjour l'évêque *(Plonee)* ; **Boñjour doc'h sakre eskob !** : Bien le bonjour à vous, sacré évêque ! *(Plonee)* ; **Amañ boñjour vise ket lar(e)t** : Ici on ne disait pas bonjour *(Lannedern)* ; **Ha sertenamant oant digouêt ba-dirèg ho ti neb 'hond dé lar(ed) boñjour doc'h** : Et certainement je suis arrivé devant votre maison sans aller vous dire bonjour *(Kleden)* ; **Wichou pa 'h an d'o(be)r komissionou d'Inter laron boñjour dèi ha gaoseomp deus an amzer kozh p(a) oamp ba Karnod !** : Parfois lorsque je vais faire les commissions à Inter je lui dis bonjour et nous parlons de l'ancien temps lorsque nous étions à Carnoët *(Karnod)* ; **Med an ostis zo deut da Lannedern gomprene ket pe-naos an dud laront ket boñjour morse 'n-ur zond ba'n ti, serr zond ba e gomers** : Mais le cafetier qui est venu à Lannédern ne comprenait pas que les gens ne disent jamais bonjour en entrant dans la maison, en entrant dans son commerce *(Lannedern)*

- **Rentañ ar boñjour da** : Donner le bonjour à ; **Rent ar boñjour daoñ neuhe war da gis !** : Passe-lui le bonjour alors à ton retour *(Skrigneg)* ; **Sete neus laret diñ rent ar boñjour dec'h** : Il m'a donc dit de vous donner le bonjour *(Skrigneg)*

**BONT** ['bɔ̃.nt] : [***bont*** 1499] n.m. ; Bonde (spéc. le bouchon de barrique, tonneau)

✗ *cf.* : ***bouchon, stouv*** ; & *cf.* : ***barrikenn, tonell***

- **Bont-koat** : Bonde en bois ; **Ur bont-koat vije lakeet, me(d) pass duzhtu ! Daw oa leusken 'nèi da virviñ a-raog** : On mettait une bonde en bois, mais pas tout de suite ! Il fallait le laisser fermenter avant *(Skrigneg)*
- **Toull ar bont** : La bonde (le trou rond pour le bouchon de barrique, tonneau) ; **Ha deut er maes deus dre doull ar bont** : Et sorti par la bonde *(Skrigneg)*

**BOPRED / BEPRED** : ad. ; Toujours (cf. **papred**)

**BORD** [bɔrd] : [***bord*** XVI^e] n.m. (pl. **-ou** ['bɔrdu]) ; Bord

✗ *syn.* : ***bardell, bevenn*** ; & *cf.* : ***issu, toull-prenestr, trôell***

**Ar c'hoef a vije bordou dantelezh** : La coiffe possédait des bords en dentelle *(Skrigneg)* ; **Deuh ar bordou waske ket kement 'vel a ree ba-kreis an dorchenn** : Au niveau des bords ça ne pressait pas autant que ça le faisait au centre de la motte *(Skrigneg)* ; **Ha troc'het ar bord ga un treñch espress d'o(be)r blamed d'an dour da gerzhed** : On tranchait le bord avec une houe exprès pour le faire afin que l'eau chemine *(Skrigneg)* ; **Ar varr oa ur pezh trañch rond ga bordou dirennet, un troad berr 'tre divisker ar varradegerien dowbleged** : L'écobue était une grosse houe ronde aux bords aiguisés, un manche court entre les jambes des écobueurs courbés *(An Uhelgoat)* ; **Hag a 'lem a oa gwraet ar bir, wichou a greuñve ar bord, sell vije red hado(be)r ar bord 'benn a'h ee ar vil(in) en-dro (a)darr(e)** : Et là on faisait le bief de moulin, parfois le bord crevait, il fallait donc refaire le bord pour que le moulin refonctionne *(Skrigneg)*

- **Bord an hent** : Au bord du chemin (/de la route) ; **C'hwi lar din on bet chom ba bord an hent kozh** : Vous me dites que j'ai habité au bord de la vieille route *(Landelo)* ; **Ha lesket 'naoñ bord an hent ha lesket 'naoñ ba ar sac'h ene** : Et il le laissa au bord du chemin et le laissa là dans le sac *(Skrigneg)* ; **Bord an hent oa ur pejad ha'**

**oa deuh ar barres ! Oa ket da zen e-bed ma feus c'hoant hag a vije troc'het ba bord an hent neu'n 'vid lakad war-gourre ar wrac'hell** : Le bord de route était un morceau qui était à la commune ! Ce n'était à personne si tu veux et on coupait alors en bord de route pour mettre sur la meule *(Pluskelleg)*

- **Bord ar mor (/mour)** : (au) Bord de mer / par ext. La plage ; **Ba bord ar mor, houzh neus kamaraded un tamm partoud** : Elle des amis un peu partout au bord de la mer *(Plouïe)* ; **Dond a res, ma lapouss-bihen, da bourmen ganen-(m)e bord ar mor** : Mon chéri, tu viens te promener avec moi sur la plage ? *(Skrigneg)* ; **Ha goude 'h emp beked bord ar mor ha beb sort plassou ha lem vïemp goullet d'ond** : Et ensuite nous allions jusqu'au bord de mer et dans plein d'endroits et là où nous demandait de venir *(Kalaner)* ; **Med bremañ ar re bord ar mor ahe (a)n-heñi ra ar patates hag a teuent da werzhañ dre amañ bremañ, ya** : Mais maintenant ceux du bord de mer là sont ceux qui font les patates et qui viennent vendre par ici maintenant, oui *(Berrien)*
- **Bord ar ru** : (sur le) Bord de la rue
- **Bord / Ba bord** : Au bord de ; **Alïes bord ar harzh !** : Souvent au bord du talus ! *(Kallag)* ; **Me(d) kroget na ba bord ar bassen** : Mais il s'accrocha au bord du sas *(Kleden)* ; **Taol (a)naoñ ba bord ar c'hleuñ, ba'n toull-mengl(euñ) ahe** : Jette-le au bord du talus, dans le puits de mine là *(Plonee)* ; **Gavotenn Kalaner, (e)vid pass lared Kallag, kar Kallag so ba ar bord deusontañ, Kalaner zo ba ar c'hreis, a zo ur gavotenn ur mod-all c'hoazh** : La gavotte de Calanhel, pour pas dire Callac car Callac est au bord, Calanhel est au centre, est encore une gavotte d'un autre style *(Plourac'h)* ; **Me meus bet gwel(e)t ar saout ar mo(d)-s(e) ba'r prajeier hag a gargè-hè o gov ga yeot dru ha war-lerc'h 'h ee-hè ba bord ar harzh petram ba-bord ar wazh dé glass yeot sec'h** : Moi j'ai vu les vaches comme ça dans les prés qui se remplissaient le ventre d'herbe grasse et elles allaient ensuite au bord du talus ou au bord du ruisseau pour chercher de l'herbe sèche *(Kleden)*
- **Da vord** : Jusqu'au bord (avec mouvement) ; **Sete eint aet da vord ar poull kara !** : Ils sont donc allés au bord de la mare, n'est-ce pas ! *(Skrigneg)* ; **Mond a rañw da wel 'nê-gn da vord d'an hent, pera !** : Je vais les voir au bord de la route, quoi ! *(Karnod)* ; **Ur charretour gad un denn vad (é) sklejañ bilhou da vord an hent** : Un charretier avec un bon attelage traînant des billes de bois jusqu'au bord de la route *(Poullaouen)* ; **Neuhe d'ar poent-se, ar c'hoat-kor'nn vije kass(e)t ga'r c'heseg, digass(e)t da vord an hent ha renket toud 'e !** : Alors à cette époque-là, on envoyait le bois de corde avec des chevaux, on les ramenait au bord du chemin et les rangeait tous également ! *(An Uhelgoat)* ; **Ha da-houde pé visent sec'het neuhe visent digass(e)t da vord an hent 'h a dac'h Forhan da-beked Braspar 'ha !** : Et ensuite lorsqu'elle était sèche (la tourbe), on l'apportait alors jusqu'au bord de la route qui va de Forhan jusqu'à Brasparts ! *(Brennilis)*
- **War bord** : Sur le bord de ; **Ur grig oa war bord an hent** : Il y avait un grillon sur le bord de la route *(Kergrist)* ; **He setou ene vïe laket an dïenn war bord ar puñs, setou ene vis(e) fresk dê** : Et donc on mettait là la crème sur le bord du puits, c'était donc frais pour eux (les pots) *(Sant-Wazheg)* ; **Ha tud oè war bord hent Rostrenn a oa red dê boud laket o divrec'h en-dro d'ar gwe da (e)n-om delc'hen** : Et les gens qui étaient sur le bord de la route de Rostrenen devaient mettre leurs bras autour des arbres pour se tenir *(Kergrist)*

**BORDAÑ** ['bɔrdə] : [***borda*** 1659] vb. ; Border

**Ha né un' tri daol-gwen(an) ba'r pilchochou penn-a-benn bordet ba'r wantell ahe gis-s(e)** : Et il a trois essaims d'abeilles dans les souches creuses de bout en bout bordées dans le vallon là comme ça *(Kleden)*

**BORDEAD** [bɔr'deəd-t] : [***bordead*** 1732] n.m. ; Bordée / Rafale (tir, boisson, sexe)

- ✗ *syn. (alcool)* : ***kastellad, kovad, rewrad, sac'had, treitad*** ; *syn. (tir)* : ***bouletenn, tenn*** ; *syn. (sex)* : ***kastrenned***
- **Ober ur bordead** : Prendre une bordée ; **Devezh eured ma breur mamp gwraet ur bordead** : Le jour des noces de mon frère, on a pris une bordée... *(Plouïe)*
- **Roiñ ur bordead** : Tirer un coup (sexe) ; **Rôet neus ur bordead dèi** : Il l'a baisée, il a tiré un coup avec elle *(Plouïe)*
- **Taped ur bordead** : Prendre une rafale (alcool) ; **Tapet neus ur bordead** : Il a pris une rafale *(Plouïe)*
- **Tennañ ur bordead** : Faire une grande soûlerie, beuverie *(Plouïe)*

**BORDELL** ['bɔrdɛl] : [***bordell*** 1499] n.f. (pl. **-iou** [bɔr'dɛlju]) ; Bordel (maison de prostitution) / & Raffut

✗ *syn. (raffut)* : ***cholori, trous***

◆ Bordel (maison de prostitution) ; **Ma dad neus ràet ugent liur din d'hond d'ar vordell** : Mon père m'a donné vingt francs pour aller au bordel *(Sant-Hern)* ; **C'hwi 'h ey d'ar vordell hag ene 'o diskouêt dec'h pe-seurt mod vé gwraet** : Tu iras au bordel et on t'y montera comment on fait *(Sant-Hern)*

◆ Raffut ; **Ur vordell oa ene !** : Il y avait un de ces raffuts ! *(Poullaouen)*

**BORDELLAÑ / BORDELLAD** [bɔr'dɛlə(d-t)] : [***bordellañ*** 1992] vb. ; Foutre le bordel / Faire du raffut

✗ *syn.* : ***ober un drous, ober ur cholori...***

**An dud 'vordellañ partoud** : Les gens faisant du raffut partout *(Poullaouen)*

- **Bordellad da *ub.*** : Gueuler sur *qqn.* ; **Sete he heñi-gozh hag he merc'hed da vordellad daoñ** : Donc sa vieille et ses filles lui gueulaient dessus *(An Uhelgoat)*

**BORDELLER** [bɔr'dɛlər] : [***bordeller*** 1499] n.m. (pl. **-ien** [bɔrdɛ'lɛrjən]) ; Gueulard

**BORN** [bɔrn] : [***born*** 1499] n.m. ; As (aux cartes)

**BORN** [bɔrn] : [***born*** 1499] ad. ; Borgne

**Ur marc'h born oa gantoñ** : Il avait un cheval borgne *(Poullaouen)*

**BORNIAÑ** ['bɔrɲə] : [***bornea*** 1733] vb. ; Éborgner
**Diwall da korniañ 'naoñ !** : Fais attention de ne pas l'éborgner ! *(Poullaouen)*

**BOSAD / BOJAD / BOÑJAD** ['bo:zəd-t] ['bo:ʒəd-t] ['bõ:ʒəd-t] : [***bosad*** 1927] n.f. ; Jointée
**Roiñ ur vosad-kerc'h d'ar c'heseg** : Donner une jointée d'avoine aux chevaux *(Poullaouen)*

**BOSS** [bɔs] : [***bocc*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['bɔsu]) ; Bosse / Butte / Nœud (d'arbre) / & Fête (alcoolisée) / Java
✗ *syn. (bosse)* : ***bronn*** *; syn. (butte)* : ***tuchenn*** *; syn. (fête alcoolisée) :* ***bomboch***
◆ Bosse ; **Karnod so beg ha boss toud** : Carnoët n'est que creux et bosses (vallonné) *(Poullaouen)* ; **Tapet neus ur mell boss ba kost i benn** : Il s'est pris une sacrée bosse sur la tempe *(Poullaouen)* ; **Pa teu dour, pa res ur boss war da zorn, ahe teu dour da-heul, sell teu liswad** : Lorsque du liquide apparaît, lorsque tu te fais une bosse à la main, ensuite du liquide vient, ce sont donc des sérosités qui apparaissent *(Skrigneg)* ; **Lod deuh ar re-gozh, goude vije bet mil-vahañgned un' ha dow voss war i gein, ma oa pinvi(d)ig vije laret dèi mond ga hezh !** : Et certains anciens, bien qu'un quidam eut été complètement estropié et deux bosses sur le dos, s'il était riche on lui disait (à elle) d'aller avec lui ! *(Skrigneg)*
◆ Butte ; **N'é kemed ur boss** : Ce n'est qu'une butte *(Poullaouen)* ; **Plant(añ) un taol-penn ba'r c'habiten ken na ruilhet ba'r c'host-all d'ar boss ba'n toull !** : Il flanqua un coup de tête au capitaine si bien qu'il roula de l'autre côté de la butte dans le trou ! *(An Uhelgoat)* ; **Ha wechou vis(e) un tamm boss ba'r prad, doc'h an dra-s(e) vise gwraet un tirien** : Il y avait parfois une petite butte dans le pré, on appelait ça un sécheron *(Kleden)*
◆ Fête (alcoolisée) ; **Un devezh boss** : Une journée de fête (alcoolisée) *(Poullaouen)*
◆ Nœud (d'arbre) ; **Bossou ba'r c'hoat** : Des nœuds dans le bois *(Laz)*

**BOSS-GWAD** [bɔs'gwɑ:d-t] : [***boss-gwad*** 1984] n.m. (pl. **bossou-gwad** [bɔsu'gwɑ:d-t]) ; Ecchymose
✗ *cf.* : ***bloñsed***
**Disparisset é ar boss-gwad** : L'ecchymose a disparu *(Plouïe)*

**BOSS-KIG** [bɔs'ki.g-k] : [***boss-kig*** 1984] n.m. (pl. **bossou-kig** [bɔsu'ki.g-k]) ; Bosse de chair
**Ur boss-kig oa war'naoñ** : Il avait une bosse de chair *(Poullaouen)*

**BOSSAÑ** ['bɔsə] : [***bocza*** 1732] vb. ; Faire une bosse
✗ *syn. :* ***ober ur bronn***
**Bosset i dal** : Une bosse au front *(Poullaouen)*

**BOSSER** ['bosər] : [***boçzèr*** 1732] n.m. (pl. **-ien** [bo'sɛrjən]) ; Tueur mobile (d'animaux de boucherie)
✗ *cf.* : ***kiger, laher***
**Ba kêr vije ur bosser, me(d) ni ma ur yontr da ma mamm hag a ree ha goude-se ma dad ree i(v)e** : Il y avait un tueur mobile au village, mais nous avions un oncle à ma mère qui faisait et ensuite mon père faisait également *(Berrien)* ; **Ah ! Me(d) ar bosser, wechou, a labourè 'vi(d) nitra ! 'Vi(d) jikour an heñi nise koll(et) i beuc'h !** : Ah ! Mais le tuer mobile, parfois, travaillait pour rien ! Pour aider celui qui avait perdu sa vache ! *(Kareis)* ; **Oustilhou : Koutilli, 'vel ga'r bosserien ! Outilhet mad : Un heskenn da droc'hiñ kig hag koutilli** : Des outils : Des couteaux, comme les tueurs mobiles (bouchers) ! Bien outillés : Une scie à viande et des couteaux *(Kareis)*

**BOSSIGELLAÑ** [bɔsi'gɛlə] [bɔsi'ɟɛlə] : [***bossigellañ*** 1992] vb. ; Bosseler
✗ *syn. :* ***ober bronnou***
**Bossigellet é ar gastolodenn** : La casserole est bosselée *(Poullaouen)*

**BOSSIGERNAÑ** [bɔsi'gɛrnə] : [***bocziguerni*** 1732] vb. ; Bosseler

**BOTELL / POTELL** ['botəl] ['potəl] : [***boutel*** 1659] n.f. (pl. **-ou** [(b/p)o'tɛlu]) ; Botte (de foin)
**Pugur oa deut ar botellou ahe gis-se ha go(ude)-se oa deut ar** ***round*****, 'benn-neu'n bep-heñi a ree i-hun** : Puisqu'il y eut la venue des bottes (de foin) et ensuite la venue des rounds, pour-lors chacun faisait seul *(Speied)* ; **Me(d) 'benn-neu'n oa foenn ha' oa ket botellou c'hoazh, 'benn-neu'n oa toud** ***en vrac*** **ha kirri ga rojou-koat** : Mais pour-lors il y avait du foin, mais pas encore de bottes, pour-lors tout était en vrac et des charrettes avec roues en bois *(Speied)*

**BOTELLAÑ / POTELLAÑ** [bo'tɛlə] [po'tɛlə] : [***botelleiñ*** 1732] vb. ; Botteler
**Ya, med brem(añ) n'eus ket kement (a) boan kin ! Bremañ eint troc'het ga'n droc'héres ha despunet ga'r rastelléres ha potellet !** : Oui, mais maintenant il n'y a plus autant de peine ! Maintenant ils sont coupés à la barre de coupe et ramassés à la râteleuse et bottelés ! *(Plouïe)*

**BOTENN** ['bɔtən] : [***bott*** 1790] n.m. (pl. **-ou** ['bɔtu]) ; Botte

✗ *cf.* : ***botines***

**Ha gou(de)-se pegen male(ü)rus v(o)a, 'benn-neu'n oa ket botou !** : Et ensuite qu'est-ce que c'était malheureux, pour-lors il n'avait pas de bottes ! *(Sant-Wazheg)* ; **Ha toud an dra-he ga boutou-koat, kignet e dreid, sabrenn ha pri ba e voutou, *eh ouais* oa ket botou d'ar mar(e)-se** : Et tout ça en sabots de bois, les pieds écorchés, du sable et de la boue dans les sabots, eh ouais y avait pas de bottes à cette époque-là *(Berrien)*

- **Botenn-doull** : Botte percée ; **Me meus bet gwraet toud ar sêson-maïs, pugur ma flastret ur bes-troad, ga ur votenn-doull, pugur oa ken koéñvet-all ma bes-troad !** : J'ai fait toute la saison de maïs, puisque je m'étais écrasé un orteil, chaussé d'une botte trouée, puisque mon orteil était si enflé ! *(Lannedern)*
- **In botou** : En bottes ; **Hezh so da waskañ ar plous pa vé dornet da lak anè-gn in botou !** : Il sert à presser la paille lorsqu'on fait le battage pour les mettre en bottes ! *(Skrigneg)*
- **Ur botou** : Une paire de bottes ; **Hag an hi(n)i vihen neus prenet ur botou** : Et la p'tite a acheté une paire de bottes *(Skrigneg)* ; **Ur botou flamm-neve en e dreid hag un tok leden war-horr(e)** : Les pieds dans une paire de bottes flambant neuves et coiffé d'un large chapeau *(An Uhelgoat)*

**BOTES** ['bɔtəs] : [***botes*** 1499] n.f. (pl. **boutou** ['butu] **botou** ['botu] **boutow** ['butɔw] pl. indéf. **bouteier** [bu'tɛ̃jɛr] **boutowier** [bu'tɔwjər]) ; Chaussure / Sabot ; **UR RE VOUTOU / UR BOUTOU** [ɔre'vutu] [ɔr'butu] : [***vr re botou*** 1659] Une paire de (chaussures / sabots)

✗ *m. comp.* : ***boutou-berr, rus-boutou*** ; *syn.* : ***klakou*** ; & *cf.* : ***boutower***

**Siret ho potes !** : Cirez votre chaussure ! *(Lokarn)* ; **Torr(e)t ar boutou !** : Les sabots cassés ! *(Brennilis)* ; **Houmañ zo ur votes vraw** : C'est un beau sabot *(Berrien)* ; **Ar votes neve oa brisilhet** : Le sabot neuf était brésillé *(An Uhelgoat)* ; **Ar bour deus e votes na espernet an troad** : La panoufle de son sabot avait épargné le pied *(An Uhelgoat)* ; **Me(d) daon ! Lod chome o bouteier-koat e-barzh** : Mais dam ! Certains avaient leurs sabots qui restaient (coincés) à l'intérieur *(Skrigneg)* ; **Ba'r votes n'o ket gwelet lar po bes-troad bras e-bed** : On ne verra pas dans ta chaussure que tu n'as pas de gros orteil *(Plonee)* ; **Na plant(et) an divac'h ba e vot, na touchet ba i votes kaoutchou** : Il avait enfoncé le croc dans sa botte et touché dans sa botte en caoutchouc *(Skrigneg)* ; **Dichoukennet ar boutou ha cheu en-dro 'adarr(e) ! Vïe laket fretennou war'nê** : Les panoufles des sabots arrachés et du grabuge derechef ! On mettait des frettes dessus *(Brennilis)* ; **Lak kaoutchou dèi dan hi boutou ha hei neu'n glee anèoñ o skouiñ** : Lui mettre le caoutchouc sous ses chaussures et elle l'entendait frapper *(Kolloreg)* ; **Ha kleet vïent, pugur tachou voa didan o bouteier, sete vïent klêt 'vale !** : Et on les entendait, puisqu'ils avaient des clous sous leurs bottes, on les entendait donc marcher *(Plonee)* ; **Daon ! 'Velkent an hi(ni) zo gouest d'o(be)r treig zo gouest d'o(be)r bouteier 'e !** : Dam ! Tout de même, celui qui est capable de faire des pieds (des enfants) est également capable de faire des sabots ! *(Skrigneg)* ; **Me(d) me lar dit a vije poñsin an dud 'hond-kuit goude, pri toud deuh o bouteier ha-toud !** : Mais je peux te dire que les gens étaient proprets après en partant, leurs sabots tout de boue ! *(Skrigneg)* ; **Hag ar jô neu'n vise reñket braw ha laket ar sternajeier, vije kempennet braw ha boutou ar jô vis(e) siret ga siraj** : Et la monture était alors bien arrangée et on mettait les harnais, on nettoyait bien et les sabots des chevaux étaient cirés avec du cirage *(Kleden)*

- **Be boutou rond (daoñ / gantoñ)** : Avoir ses chaussures à bascules (ivre) ; **Aha ! Boutou-rond dèoñ 'e !** : Aha ! Il avait aussi ses chaussures à bascules ! *(Plonee)*
- **Botes-ha-botes** ['bɔtəsa,bɔtəs] : D'un même pied / Pied à pied ; **Botes-ha-botes 'h ant war-raog** : Ils avancent d'un même pied *(Poullaouen)*
- **Boutou golôet** : Sabots en bois recouverts de cuir sur le dessus du pied ; **Ya ha boutou golôet vije ga kalz !** : Oui et il y avait beaucoup des sabots recouvert de cuir ! *(Skrigneg)* ; **Houm(añ) oa ur boutou golôet gati, houzh oa gran !** : Elle chaussait des sabots recouverts de cuir, elle était chic ! *(Skrigneg)*
- **Boutou *la claque*** : Des claques ; **Hag o zreig ba'h ur boutou *la claque* !** : Et leurs pieds dans des chaussures la claque ! *(Skrigneg)* ; **Med ma mamm vije ga ur saro du ! Saroiou du hag ur boutou *la claque* metramant ur boutou-koat** : Mas ma mère portait un sarrau noir ! Des sarraus noirs et une paire de claques ou-bien une paire de sabots de bois *(Skrigneg)*
- **Chech e votou** : Se tirer ; **Jech da votou !** : Tire-toi ! *(Poullaouen)*
- **Lakad e voutou eneb o zu** : Mettre ses chaussures à l'envers ; **Laket ma ma boutou eneb o zu** : J'avais mis mes chaussures à l'envers *(An Uhelgoat)*
- **Mond ba e voutou** : Ne plus oser se montrer (mot-à-mot : Partir dans ses chaussures) ; **Aet é ba e voutou** : Il n'ose plus se montrer *(Plouïe)*
- **Penn ar votes** : (la) Partie avant du sabot (de la chaussure) ; **Ya, 'velt ur vri pe-moc'h, ledannoc'h a vije penn ar votes** : Oui, comme un nez de cochon, la partie avant du sabot était plus large *(Skrigneg)*
- **Pé tàey mis-meurzh pras hag an ne(v)e-amzer / D(a) jeto an dud o bouteier-koat ha d(a) dapo o bouteier-lèr !** : Lorsque viendra le grand mois de mars et le printemps / De jeter leurs sabots de bois et de prendre leurs souliers *(Kleden)*
- **Reiñ ar votes da *ub.*** : Donner un coup de pied à *qqn.* ; **Reiñ ar votes daoñ** : Lui donner un coup de pied *(Poullaouen)*
- **Reñkañ e voutou da *ub.*** ; Arranger les chaussures de *qqn.* ; **Reñket he boutou dèi** : Ses chaussures sont réparées *(Kolloreg)*
- **Rond é e voutou** : Il a des chaussures à bascule (il est ivre) *(Plouïe)*
- **Taol-botes** [tɔl'bɔtəz-s] (pl. **taoliou-boutou** ['tɔlju,butu]) : Coup de pied (avec chaussure) / Coup de sabot ; **Ro un taol-botes daoñ !** : Mets-lui un coup de pied ! *(Plouïe)* ; **Meus bet klêt lared reiñ a ree taoliou-boutou d'i vragou** : J'ai entendu dire qu'elle donnait des coups de pompes sur son pantalon *(Skrigneg)*
- **Taol e voutou** : Se déchausser / Ôter ses chaussures ; **N'oc'h ket (e)vid taol ho poutou, kar ar vein zo kared** : Vous ne pouvez pas ôter vos chaussures, car les pierres sont dures *(Berrien)*

**BOTES-KARN** ['bɔtəs,karn] : n.f. (pl. **boutou-karn** ['butu,karn]) ; Sabot (ongle)

✗ *syn.* : ***karn***

**Karn zo war o zreig, ur boutou-karn neugn ha pa vé laket hernach dê a vé troc'het ar c'harn d'o(be)r plass d'an hernach ha laket poentennou goude neuhen da zond er-maes, ba'r c'harn** : Ils ont une corne aux pieds, ils ont des sabots et lorsqu'on leur met les fers, on leur coupe la corne pour faire de la place aux fers et alors après on fait ressortir des pointes, dans la corne *(Skrigneg)*

**BOTES-KOAT** ['bɔtəs,kwat] : [pl. ***bouttou coat*** 1633] n.f. (pl. **bo(u)tou-koat** [b(o/)utu'kwat] pl. indéf. **bo(u)teier-koat** [b(o/u)'tɛjɛr'kwat]) ; Sabot de bois

**Skarañ ra ma botou-koat** : Mes sabots de bois se lézardent *(Poullaouen)* ; **Boutou-koat ga ur choukenn-lèr !** : Des sabots de bois avec une panoufle en cuir *(Skrigneg)* ; **Daon 'ha ! Te heus gwraet ar boutou-koat-se !?** : Dam ! C'est toi qui as fait ses sabots-là de bois ?! *(Skrigneg)* ; **Ur boutou-koat bouret gad ur beg hir distroñset** : Une paire de sabots rembourrée au bout long retroussé *(An Uhelgoat)* ; **Ah ya ! Stag an douar deuh tro-dro d'ho poutou-koat, ya** : Ah oui ! La terre collée autour de tes sabots de bois, oui *(Plonee)* ; **Ganimp oa kemed boutou-koat ha mamp kimed an dra-he da glêd hañ !** : Nous n'avions que des sabots de bois et nous n'avions que ça à entendre *(Skrigneg)* ; **Ar vô 'h ee d'o(be)r bouteier-koat, an derw 'h ee d'o(be)r labour mod-all da galvechañ !** : Le hêtre servait à faire des sabots de bois, le chêne servait sinon au travail, à tailler le bois ! *(An Uhelgoat)* ; **Ha vïe ket arc'hant da brenañ boutou-koat ha goud(e)-se vïe uset-toud ar boutou-koat !** : Et il n'y avait pas d'argent pour acheter des sabots de bois et après les sabots étaient tout usés ! *(Plonee)* ; **Ha nign, pé teuemp d'ar gêr deuh ar skol, vise risket war hezh neuh(e) ga bouteier-koat tach(e)d** : Et nous, lorsque nous revenions à la maison de l'école, on glissait dessus, chaussés de sabots de bois à clous *(Brennilis)* ; **Me meus ur foto deuh ar Pont-Penity ga ma boutou hag a 'ma ar vigwal(e) ba'r raog ga bouteier-koat** : J'ai une photo du Pont-Penity dans laquelle j'ai mes sabots et les enfants de devant ont des sabots de bois *(Kolloreg)* ; **Oh ! Ur boutou-koat ga'n dra-h(e), ba ho treid ! Ga'n tachou ba'n dan ! Ba-neuhe oa ket ar mod ar c'haoutchou c'hoazh !** : Oh ! Une paire de sabot avec ça, aux pieds ! Avec des clous en dessous ! Ce n'était pour-lors pas encore la mode du caoutchouc ! *(Kolloreg)* ; **Pad ar bresel, pé oamp ba'r skoul, vïe ket ka(v)et nitra (e-)bed na dilhad na nitra ! Un tamm bouteier-koat vïe 'è** : Pendant la guerre, lorsque nous étions à l'école, on ne trouvait rien du tout ni vêtement ni rien ! Y avait aussi quelques sabots de bois *(Plonee)* ; **Ha toud an dra-he ga boutou-koat, kignet e dreid, sabrenn ha pri ba e voutou, eh ouais oa ket botou d'ar mar(e)-se** : Et tout ça en sabots de bois, les pieds écorchés, du sable et de la boue dans les sabots, eh ouais y avait pas de bottes à cette époque-là *(Berrien)* ; **'Benn stage ar pri dac'h ar boutou, pegen pounner oa ar votes-koat ! 'Benn oa deut ar botou war-lerc'h oa agreap(l)et an traou !** : Quand la boue collait aux sabots, qu'est-ce que le sabot de bois était lourd ! Quand les bottes sont apparues ensuite c'était devenu plus agréable ! *(Sant-Wazheg)*

**BOTES-LÈR** ['bɔtəs,lɛ̀:r] : [***botez-ler*** 1878] n.f. (pl. **bo(u)tou-lèr** [butu'lɛ̀:r] pl. indéf. **bouteier-lèr** [butɛ̀jɛr,lɛ̀:r]) ; Chaussure / Soulier

✗ *cf.* : ***klakou***

**Difrïet ma boutou-lèr** : Mes souliers sont coupés à l'avant *(Poullaouen)* ; **Med ar bouteier-lèr tàent kim(ed) pé oa ar sul-bleuniou** : Mais les souliers n'étaient sortis que pour le dimanche des rameaux *(Plonee)* ; **Tamm koshouarn mod-se ba dan he boutou, us eint** : Un peu de ferraille de récupération comme ça sous ses souliers, ils sont usés *(Kolloreg)* ; **Pegen meier (mewr) é deut abowe neus laket e voutou-lèr !** : Qu'est-ce qu'il est devenu dégourdi depuis qu'il a mis ses souliers ! *(Plouïe)* ; **Hag ar baotred vïe lakeet un tamm bragou-berr dê ha ur boutou-lèr sir(e)t !** : Et on mettait aux garçons un petit short et une paire de souliers cirés ! *(Kolloreg)* ; **Ur boutou bihen oa ganen, ur boutou-lèr neve ha oagn bihen un tamm hag a ree poan da ma zreid** : J'avais de petites chaussures, une nouvelle paire de souliers, ils étaient un peu petits et me faisaient mal aux pieds *(Berrien)* ; **D'ar mar(e)-se ga ar re-all vïe ket bouteier-lèr, med ga ar re-he voa bouteier-lèr c'hoa(zh)** : Les autres n'avaient pas de souliers à cette époque, mais eux en avait encore *(Plonee)* ; **Ha vije kass(e)t neuhe ar boutou-lèr ba ar sakoch hag ar boutou-koat d'o(be)r an hent !** : Et on apportait alors les souliers dans la sacoche et les sabots de bois pour faire la route ! *(Berrien)*

- **Be boutou-lèr rond (daoñ / gantoñ)** : Avoir ses chaussures à bascules (ivre) ; **Boutou-lèr rond gantoñ !** : Il a ses chaussures à bascule ! *(Plonee)*
- **Pé tàey mis-meurzh pras hag an ne(v)e-amzer / D(a) jeto an dud o bouteier-koat ha d(a) dapo o bouteier-lèr !** : Lorsque viendra le grand mois de mars et le printemps / De jeter leurs sabots de bois et de prendre leurs souliers *(Kleden)*

**BOTES-RÈR** ['bɔtəs,rɛ:r] : [***botes-revr*** 1984] n.f. ; Sabot arrière (de l'araire)

✗ *cf.* : ***arar***

**Ar votes-rèr ba'n arar-goat** : Le sabot arrière de l'araire *(Poullaouen)*

**BOTESAD** [bɔ'te.zəd-t] : [***botezad*** 1958] n.f. (pl. **-ou** [bɔte'zɑ:du]) ; Chaussure remplie de / Sabot rempli de / Longueur d'un pied (moins précis que **troated**)

**Naw, dowzeg botesad gante 'hond war-raog** : Avançant à la fois la longueur de neuf ou douze pieds *(Poullaouen)*

**BOTESENNIÑ / BOUTISENNIÑ** [bɔte'zɛni] [buti'zɛni] : vb. ; Latter (donner des coups de pied)

**Med re divêd oa ! Dalee ket (ar) boan dèi boutisenniñ ar bragou** : Mais c'était trop tard ! Ça n'avait aucun intérêt pour elle de latter le pantalon *(Skrigneg)*

**BOTINELL** [bo'tinəl] : [***botinell*** 1876] n.f. (pl. **-ow** [boti'nɛlɔw]) ; Coffin

✗ *syn.* : ***boutig-falc'h, korn-beuc'h, korn-valc'h*** ; & *cf.* : ***men-higolenn, men-lemmañ***

**Ràet ar votinell din** : Donnez-moi le coffin *(Kergrist)*

**BOTINES** [bo'ti.nəz-s] : [***botines*** 1499] n.f. (pl. **botinou** [bo'ti.nu]) ; Bottine

**Koueo a ree an dour ba ho potinou pe ba ho pragou** : L'eau tombait dans vos bottines et dans votre pantalon *(Lokarn)*

**BOU-** : cf. **BO-** (ex. **Boudenn → Bodenn**)

**BOUAR** ['buwər] [buːr] : [***bozar*** 1464] ad. ; Sourd (-e) / & Gratuit (verre)

**Bouar é un tamm bihen, ne gompren ket mad pa vé kaoseet galleg daoñ** : Il est un peu sourd, il ne comprend pas bien lorsqu'on lui parle français *(Plouïe)*

➢ **An heñi bouar** : Le verre (à boire) gratuit ; **Kaoud a ree mad an heñi bouar** : Il trouvait bon le verre gratuit *(An Uhelgoat)* ; **Heñ gar heñi-bouar, ur banne bouar** : Il aimait le verre gratuit, un coup gratuit *(Laz)*

**BOUARAÑ** [bu'ɑːrə] : [***bouzaraff*** 1499] vb. ; Assourdir

**Bouaret oan** : J'étais assourdi *(Berrien)*

**BOUCH** [buʃ] : [***boug*** 1499 ; ***bouch*** XVI[e]] n.f. & n.m. (pl. **-ed** ['buʃəd-t] ['buʃu]) ; n.f. Chèvre sans corne / & n.m. Touffe

✗ *syn. (chèvre)* : ***gawr*** ; *syn. (touffe)* : ***blochad, toufad***

◆ Chèvre sans corne ; **Ur vouch zo ur biketen** : Une chèvre c'est une biquette *(Plouïe)* ; **Ar vouch 'tond tost din** : La chèvre se rapproche de moi *(Berrien)* ; **Ur vouch rech(e) ket droug din michañs** : Une chèvre ne me ferait probablement pas de mal *(Berrien)* ; **Ur vouch zo ene ha ma selles war da lerc'h a teuy war da lerc'h da-beteg ken a vi e(rr)i d'i ti** : Il y a là une chèvre et si tu regardes derrière toi elle te suivra jusqu'à ce que tu sois arrivé à ta maison ! *(Berrien)*

➢ **Bouch-barw** : Barbiche (cf. **bouchenn**) ; **Ur bouchig-barw** : Une petite barbiche *(Poullaouen)*

**BOUCH** [buʃ] : [***bouch*** 1659] n.m. (pl. **-ou** ['buʃu]) ; (un) Baiser / **BOUCHIG** ['buʃig-k] : n.m. ; Petit baiser

✗ *syn.* : ***pok***

**Ro ur bouch din** : Donne-moi un baiser *(Lannedern)* ; **Deut d'o(be)r ur bouchig, un âig !** : Viens faire un bisou, un petit câlin ! *(Laz)* ; **Ha d'ar lun d'abard'hê oa prest ar valijenn ha heñw reiñ ur pezh bouch kwik dèi** : Et le lundi en fin d'après-midi la valise était prête, il lui donna un gros baiser *(Poullaouen)*

**BOUCHAD** ['buʃəd-t] : [***bouchet*** 1659] vb. ; Faire la bise

✗ *syn.* : ***poked***

**Bouchet na daoñ** : Elle lui donna un baiser *(Poullaouen)* ; **Me 'n-om welen ket o vouchad d'ar spont-brini oa ba korn ar c'hoñgn** : Je ne voyais pas faire la bise à l'épouvantail qui se trouvait au coin du feu *(An Uhelgoat)*

**BOUCHENN** ['buʃən] : [***bouchen*** 1919] n.f. (pl. **-ou** [bu'ʃɛnu]) ; Barbiche

✗ *syn.* : ***bouch-barw***

**Hemañ neus ur vouchenn bremañ** : Il a maintenant une barbiche *(Plouïe)*

**BOUCHON** ['buʃən] : [***bouchoun*** 1633] n.m. (pl. **-iou** [bu'ʃɔ̃nju]) ; Bouchon

✗ *m. dér.* : ***divouchon*** ; *m. comp.* : ***tirbouchon*** ; *syn.* : ***bont, stouv***

**Blas ar bouchon** : Le goût du bouchon *(Poullaouen)* ; **Lak ur bouchon-all warnoñ !** : Mets un autre bouchon dessus ! *(Skrigneg)* ; **Hag ar bouchon en-dro war ar voutailh** : Et le bouchon de retour sur la bouteille *(Skrigneg)*

**BOUCHONIÑ** [bu'ʃɔ̃ːnə] : vb. ; Bouchonner

✗ *syn.* : ***lak ar bont, stouvañ***

➢ **Bouchonañ mat** : Bien bouchonner ; **Lak ar laezh ba'h ar voutailh ha bouchonet mat, sterd !** : Mettre le lait dans la bouteille et bien bouchonnée, fermement ! *(Skrigneg)*

**BOUD** : vb. ; Être (cf. **bezañ / bi**)

**BOUDENN** ['buːdən] : n.f. ; Meule de gerbes (cf. **bodenn**)

**BOUDINELLAÑ** [budi'nɛlə] : [***boudinellat*** 1876] vb. ; Bourdonner

✗ *cf.* : ***chordronenn, tron***

**Boudinellañ ra ma venn** : Ma tête bourdonne *(Poullaouen)*

**BOUDOUILHENN** [bu'duʎən] : [***poudoupenn*** 1992] n.f. (pl. **-ed** [budu'ʎɛnu]) ; Personne replète, rondouillarde

✗ *syn.* : ***toufouilheg*** ; & *cf.* : ***gross, lard, rewr-dru, tew***

**BOUED** [bwe(:)d-t] : [vx. br. ***boit*** ; ***boet*** 1499] n.m. ; (de la) Nourriture

✗ *m. comp.* : ***breiner-boued*** ; *syn.* : ***bevañs, debach*** ; & *cf.* : ***magadurezh***

**Boued teuc'h** : De la nourriture indigeste *(Berrien)* ; **Boued skañw, ya** : De la nourriture légère, oui *(Ponvel)* ; **Diskarkoc'h é ar boued** : La nourriture est plus digeste *(Skrigneg)* ; **Ar boued teu deus an douar** : La nourriture provient de la terre *(Plouïe)* ; **Ur langour zeb boued neb labour** : Un goinfre mange de la nourriture sans travailler *(Poullaouen)* ; **Ar re-he ouïe pe-lec'h vije o boued** : Ils savaient où leur nourriture était *(Skrigneg)* ; **Ya, da gerc'hed boued vïe daw mond d'ar bourk** : Oui, il fallait aller au bourg pour chercher de la nourriture *(An Uhelgoat)* ; **Boued dinerzh, boued ha' ràe ket kalz nerzh dac'h** : De la nourriture anémique, de la nourriture qui ne vous donnait pas beaucoup d'énergie *(Ponvel)* ; **Hag vije rôet un assïed dê ha boued e-barzh, pezh a vije** : Et on leur donnait une assiette contenant de la nourriture, ce qu'il y avait *(Skrigneg)* ; **Lak a ree un tamm gwinizh (iv)e (e)vid kaoud boued da roiñ d'i yir** : Il mettait aussi un peu de blé pour avoir de la nourriture pour ses poules *(An Uhelgoat)* ; **Oh ya, gwech-all oa ar boued yac'hus, oh ya 'ha !** : Oh oui, autrefois la nourriture était saine, oh oui ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Gwech-all vije gwraet boued-moc'h ha vije lak(et) ar laezh ekremet** : Autrefois on faisait la nourriture des cochons et on mettait du lait écrémé *(Plourac'h)* ; **Daw a-walc'h é dèoñ mond pegur amañ n'eus ket boued da zibiñ ba ar gêr** : Il faut bien qu'il parte, car il n'y a rien ici à manger à la maison *(Plonee)* ; **Ga'n dra-he teu ar boued dê ha vé ket red da 'n-om soursïal deus an dra-he** : Ça leur apporte la nourriture et il n'est pas nécessaire de se soucier de ça *(Skrigneg)* ; **Med heus ket emm da sell deus ar reñ-s(e) ! Me lak ar boued d'ar reñ-s(e)...** : Mais tu n'as pas besoin de les regarder ! C'est moi qui leur mets à manger... *(Plourac'h)* ; **Oa ur plac'h kapob(l), an dra-he n'ampeche ket dèi da vea mad ba'r gêr ha goûd o(be)r boued** : C'était une femme capable, ça ne l'empêchait pas d'être bien à la maison et de savoir faire la nourriture *(Berrien)* ; **Oaint ket (e)vid bevañ, sete reñkent ober un dra bennaket-all ba'r c'host-all (a-)benn kaoud boued** : Ils n'arrivaient pas à vivre, ils devaient donc faire quelque chose d'autre de l'autre côté afin de trouver de la nourriture *(An Uhelgoat)* ; **Hag ar re-s(e) na boued mad hañ ! Med ni mamp ket, mamp keme(d) ur bann'h soubenn** : Et ils avaient de la bonne nourriture hein ! Mais nous nous n'avions pas, nous n'avions qu'un peu de soupe *(Kergloff)* ; **Ni zo bet paotred-saout ha merc'hed deuh ar skol neuhe lem vije kalz (a) vugale vijent kontant d'hond da blam da gaoud un dra bennaket 'e ha un' neubeutoc'h war ar boued** : Nous avons été des vachers et alors les filles de l'école, là où il y avait plein d'enfants, étaient contentes d'aller afin d'obtenir aussi quelque chose et un de moins sur la nourriture *(Berrien)*

- **Be ampl war e voued** : Être gourmand / Avoir un bon coup de fourchette ; **Hezh zo un dèn amp war e voued** : Il a un bon coup de fourchette *(Plouïe)*
- **Gonid e voued** : Gagner sa croûte ; **Hag ar peisant ! Pugur n'eint ket gouest da hon(e) o boued** : Et le paysan ! Puisqu'ils ne peuvent pas gagner leur croûte *(Lannedern)* ; **Oh mamm ! Me zo hond (iv)e da honid ma boued (e)vel ar re-all** : Oh maman ! Moi je vais aussi aller gagner ma nourriture comme les autres *(Landelo)* ; **Ar vowes-te oa (é) honid hi boued (e)n-ur welc'h an dilhad e ti an dud** : Cette femme-là gagnait sa croûte en lavant le linge à domicile *(Lokereg)* ; **Ha ni ouïe ur bern traou ! Ni oa kapat da honi hon boued dija pé 'h emp d'ar skol, ga micher hon zud** : Et nous savions faire un tas de choses ! Nous étions déjà capables de gagner notre croûte lorsque nous allions à l'école, grâce au métier de nos parents *(Skrigneg)*
- **Klask boued** : Quémander ; **Daw vo din mond da glask boued** : Il faudra que j'aille quémander *(Landelo)*
- **Klass labour (e)vid e voued** : Chercher du travail pour se nourrir ; **Ha oa digouê(t) un' ba ti mé dad dé glass labour 'vi(d) e voued** : Et il en était arrivé un chez mon père pour chercher du travail pour se nourrir *(Kleden)*
- **Paskañ boued** : Prémâcher la nourriture (pour la donner aux enfants) ; **Paskañ boued d'ar vugwale** : Prémâcher la nourriture des enfants *(Plouie)*
- **Plapañ boued** : Manger bruyamment *(Plouïe)*
- **Roiñ boued** : Nourrir / Donner la nourriture ; **Ràet vïe boued daoñ** : On lui donnait de la nourriture *(Lokmarïa)* ; **Ràent ket boued d'o loned !** : Ils ne nourrissaient pas leurs bêtes *(Plouïe)* ; **Reiñ boued d'ar saout ha d'an tarowed** : Donner la nourriture aux vaches et aux taureaux *(Plouïe)* ; **Den e-bed ba'n ospital nise bet ar bassianted da roiñ he boued dèi** : Personne à l'hôpital n'aurait eu la patience de lui donner à manger *(Plouïe)* ; **Peus kime làerezh kerc'h da roiñ din-me, roiñ boued mad din ha matrehe gallefeh mond-kuit** : Tu n'as qu'à voler de l'avoine pour m'en donner, me donner de la bonne nourriture et peut-être que tu pourras partir *(Plonee)* ; **Neus kim(ed) dond (a)ssames ganen hag me rey boued dèoñ, du-mañ no ket miser 'nèoñ** : Il n'a qu'à venir avec moi et je lui donnerai à manger, chez moi il n'aura donc pas de misère *(Plonee)*

**BOUED-ERC'H** [bwe'dɛrx] : [***boued-erc'h*** 1984] n.m. ; Neige fondu

✗ *syn.* : ***dour-erc'h***

**BOUED-KAFE / BOUED-KAFER** [bwet'ka.f(ə)] [bwet'ka.fə[r]] : n.m. ; Soupe de café (avec du pain, crêpes)

✗ *syn.* : ***soubenn-gafe*** ; & *cf.* : ***bara, krampouzh***

**Ga(v)on ket mad ar boued-kafe** : Je n'aime pas la soupe de café *(Berrien)* ; **Hag a hei na drailhet i bara dèoñ d'o(be)r boued-kaf'** : Elle lui avait haché son pain pour faire de la soupe de café *(Kolloreg)* ; **Ha gou(de)-se vïe laket ur volenna(d) boued-kafer din ba-kich' an tan** : Et ensuite on me mettait un bol de soupe de café au coin du feu *(Laz)* ; **Med dre-amañ pé vije debet mer(e)nn, ni a eve ur volennad-kafe pe boued-kafe** : Mais par ici lorsqu'on goûtait, nous buvions une bolée de café ou de soupe de café *(Skrigneg)*

**BOUED-LAEZH / BOUED-AR-LAEZH** [bwed'lɛ:z-s] ['bweta,lɛ:z-s] : [***boued-laez*** 1931] n.m. ; Soupe de lait (lait, pain, sucre/sel, beurre)

✗ *cf.* : ***amann, bara, holen, laezh, soubenn, sukr***

**Vije pasket ar boued dê, un tamm boued-laezh pe ar pezh vije gate o-hun, boued-laezh ha yod** : On leur prémâchait la nourriture, un peu de soupe de lait ou de ce qu'ils avaient eux-mêmes, de la soupe de lait et de la bouillie (*Skrigneg*) ; **Meus bet gwraet soubenn, gwraet ma boued-ar-laezh din ha laket 'nèoñ ba'r gwel(e) neuhe, dindan ar pallen ha set' pé teuer d'ar gêr vïe prest koan ! Ar soubenn jome tomm ba'r gwel(e) hag a gwele vïe tomm gou(de)-se !** : J'ai eu fait de la soupe, je m'étais fait de la soupe de lait et j'avais alors mise dans le lit, sous la couverture et donc quand on venait à la maison, le souper était prêt ! La soupe restait chaude dans le lit et le lit était chaud ensuite ! *(Plonee)*

**BOUELLOU** ['bwɛlu] : [***bouzellou*** 1464] n.pl. (pl. indéf. **bouelleier** [bwɛ'lɛjɛr]) : Boyaux / Intestins / Ventre (partie renflée d'une barrique) / & pl. indéf. Viscères (intestin)

✗ *m. dér.* : ***disvouellañ***

◆ Boyaux ; **Kannet vije ar bouellou, gwraet vije anduilhenn, saossisson ha silzig** : On lavait les boyaux, on faisait de l'andouille, du saucisson et des saucisses *(Berrien)* ; **An tour deuh an ilis oa aet ba e bouellou dèoñ hag disvouellet anèoñ ma peus c'hoant** : Il s'enfonça le clocher de l'église dans les boyaux, il fut étripé si tu veux *(Landelo)*

◆ Intestins ; **A-wechou mé poan ba ma bouellou** : Parfois j'ai mal aux intestins *(Plouïe)* ; **Silz(ig) vé gwraet un tamm ga'r bouellou bihen** : On fait un peu de saucisses avec les petits intestins *(Kolloreg)*

◆ Viscères ; **Oh ! Tammou, ya, ar bouelleier ha'n traou : Ar reñ-s(e) so traou vé implijet toud breumañ !** : Oh ! Des morceaux, oui, les viscères et autres : Ce sont des choses qu'on utilise complètement de nos jours *(Kareis)*

➢ **Kaoud bouellou war-eñwn** : Avoir une dent creuse / Être un crevard (avoir toujours faim, m-à-m. avoir des boyaux tout droit) ; **Hemañ neus bouellou war-eñwn** : Il a une dent creuse *(Plouïe)*

➢ **Leun e vouellou** : Plein ses boyaux (repu) ; **Leun é i vouellou !** : Il a plein ses boyaux ! *(Karnod)*

➢ **Roiñ ur raouenn (deus / da) e vouellou 'vid** : Vendre père et mère pour (m.-à-m. donner un empan de ses boyaux pour) ; **Roiñ refen ur raou'nn da mé bouellou 'vi(d) kaoud an dra-h(e) !** : Je vendrais père et mère pour avoir ça ! *(Laz)*

**BOUEST / GOUEST** ['bwest] [gwest] : [***boest*** 1499] n.f. (pl. **-ou** ['bwestu] ['gwestu] sing. **ur vouest** [ɔr'vwest] **ur ouest** [ɔr'west]) ; Boîte (& d'essieu) / Urne (vote)

✗ *cf.* : ***kib***

◆ Boîte ; **Ba'r ouest (e)ma** : C'est dans la boîte *(Plouïe)* ; **Ar ouest ha neuhe an ahel** : La boîte (d'essieu) et alors l'essieu *(Laz)* ; **Oa ket bet ka(v)et lak un tousseg ba e vouest ?** : On ne l'avait pas trouvé mettant un crapaud dans sa boîte ? *(Kolloreg)* ; **Ha houp ! Pugur ar ouest oa heurtal partoud** : Et houp ! Puisque la boîte cognait partout *(An Uhelgoat)* ; **Ah nann ! N'é ket ken bras ar gouestou hañ !** : Ah non ! Les boîtes ne sont pas si grandes hein ! *(Skrigneg)* ; **Vijemp kass(e)t ga'r skol ha beb a ouest a vije rôet demp da zespun an dorifor(e)d** : L'école nous envoyait et on nous donnait une boîte à chacun pour ramasser les doryphores *(Skrigneg)* ; **(Ha)g (e-)se oa pé oa bet vaet d'an eured oa vaet ar vamm ba'r gambr ha na fouilhet-hi ha na ka(v)et-hi diw vouest ba'n daol-nos** : Et donc ce fut pendant qu'ils allèrent à la noce que la mère alla dans la chambre qu'elle fouilla et elle trouva deux boîtes dans la table de nuit *(Sant-Hern)* ; **Ur lard spessial vis(e) 'è, me(d) welan ket lard ar mo(d)-s(e) kin, ar reñ-h(e) vise ba gouestou, ba gouestou a-peu-prè 'vel ar voutailh ahe, da-veked ahe** : Il y avait aussi une graisse spéciale, mais je ne vois plus de graisse comme ça, elles étaient dans des boîtes, dans des boîtes à-peu-près comme la bouteille là, jusque-là *(Kareis)* ; **Pa vije torret ur vor(e)nn 'h eemp da dapañ toud an dra-he d'o(be)r an ti bihen ! Ha kement goues(t) kozh ha traou vije, ar reñ-he vije destumet toud, laket ba'n ti bihen !** : Lorsqu'on cassait un bol, nous allions tous les prendre pour faire la dînette ! Et autant de vielles boîtes et autres, on les ramassait toutes, on les mettait dans la petite maison ! *(Skrigneg)*

◆ Urne (vote) ; **Lakad o listenn ba'r ouest** : Mettre leur liste dans l'urne *(Poullaouen)*

➢ **Bouest-alumetes** : Boîte d'allumettes (vide) ; **Pa gleemp ar grilhed 'kanañ vije lak(et) ur blousenn blam daoñ da zond er-maes ha vijent laket ba ur ouest-alumetes** : Lorsqu'on entendait les grillons chanter, on mettait une paille pour le faire sortir et on les mettait dans une boîte d'allumettes *(Skrigneg)*

➢ **Bouest-koñserv** : Boîte de conserve ; **Ga'r ouest-koñserv vïe renket ar boutou-koat** : On réparait les sabots de bois avec de la boîte de conserve *(Plonee)* ; **Hete hègn harpe, vïent tud toud skoiñ ba'r ouest-koñserv ahe gis-se hardi ha hete (a)n heñi a harpe ba e dreid heñ nïe kollet ha' renke mond-maes** : Donc ils s'arrêtaient, les gens frappaient tous dans la boîte de conserve là comme ça fortement et donc celui qui l'arrêtait de ses pieds perdait et devait sortir *(An Uhelgoat)* ; **Ha go(ude)-se wechou neuhe pé vïe ket aes dê, vïe troc'het ur voues(t)-koñserv ha ga'r broudou neuhe vé lak(et) an dra-he en-dro d'ar votes !** : Et parfois alors ensuite lorsque ce n'était pas facile pour eux, on coupait une boîte de conserve et alors on met ça avec les semences autours du sabot ! *(Kolloreg)*

➢ **Bouest-lizher** : Boîte à lettres ; **Ba'r ouest-lizher 'ma** : Il est dans la boîte à lettres *(Poullaouen)*

➢ **Bouest-sukr** : Boîte à sucre ; **Ha possubl é ur ouest evi(d) bevañ ? Petar é ur ouest-sukr da zeg dèn ?!** : Et c'est possible une boîte pour vivre ? Qu'est-ce qu'une boîte à sucre pour dix personnes ?! *(Plonee)* ; **Tammou chournal(ou) vïe dekoupet hag ur ouest-sukr vïe tap(et) ha heñ oa ar port-moni !** : Quelques journaux étaient découpés et on choppait une boîte à sucre, c'était le porte-monnaie ! *(Plonee)*

**BOUESTAD / GOUESTAD** ['bwestəd-t] ['gwestəd-t] : [***boéstat*** 1821] n.f. (pl. **-ou** [(b/g)wes'tɑːdu]) ; Boîte (de)

**Ahe 'ma ar ouestad-alumetes** : La boîte d'allumettes est là *(Poullaouen)* ; **Kaoud a ra diñ 'h in da brenañ ur ouestad-all c'hoazh !** : Je crois que j'irai encore acheter une autre boîte *(Skrigneg)* ; **Med oh daon ! Kevin a zigasseche ur ouestad bennaket demp deus Paris** : Mais oh dam ! Kevin nous rapporterait une boîte de Paris *(Skrigneg)* ; **Boñ, ar ouestad-kaviar zo amañ ha heus kemed dond ga da voutailhad vodka bremañ !** : Bon, j'ai

ici la boîte de caviar, tu n'as maintenant qu'à venir en emportant ta bouteille de vodka ! *(Skrigneg)* ; **Digéss(e)t vise gouestajou-lod dèi, digéss(e)t vise ur voutailhad-Malaga ha traou ar mo(d)-se, Dubonnet, Saint-Raphaël, beb-sort** : On lui apportait des boîtes de biscuits, on lui apportait une bouteille de Malaga et des trucs du genre, Dubonnet, Saint-Raphaël, de toute sorte *(Lokarn)* ; **Ha rôet ur ouestad-grilhed daoñ ! Ha pa neus gwel(et) 'nê ba'h ar ouest, oa ket kap da daped un' da lakad ba(r)zh beg i hamson hag a neus di(g)a(ss)et 'nê gantoñ d'ar yêr ha neus sklapet 'nê ba'h ar harzh !** : On lui donna une boîte de grillons ! Et lorsqu'il les vit dans la boîte, il ne put les attraper pour les mettre au bout de son hameçon, il les a alors rapportés à la maison et les a jetés dans le talus ! *(Skrigneg)*

➢ **Bouestad-koñserv** : Boîte de conserve (pleine) ; **Pé vije digoret ur ouestad-koñserv, d'ar mar(e)-se vije digor(e)t, bremañ rañw ket kin ! Me(d) d'ar mar(e)-se reen ha deus toull-an-noñr me sklape 'naoñ ba ar harzh ar mo(d)-se !** : Lorsqu'on ouvrait une boîte de conserve, à cette époque-là, je ne fais plus maintenant ! Mais à cette époque-là je faisais et du pas de la porte je la jetais dans le talus comme ça *(Skrigneg)*

**BOUETA** ['bwetə] : [***boeta*** 1499] vb. (p.p. **-et** ['bwetəd-t]) ; Alimenter / Nourrir (vaches, cochons…)

✗ *syn.* : ***bevañ, magañ, roiñ boued***

◆ Alimenter ; **Ar re vise 'e 'voueta (a)r mekanik ha vije laret dê alïes : Mond ingal, prim : pass mond feulz ba'r labour** : On disait aussi à ceux qui alimentaient la machine de travailler de façon régulière, organisée : De ne pas travailler trop brutalement *(Plouïe)* ; **Ha 'vi(d) ar merc'hed neu'n a vouete ar wentéres vis(e) laret renk ar greun d'ond ba'r wentéres, boueta 'r wentéres, ur plac'h vïe war un tabor** : Et alors pour les femmes qui alimentaient le tarare on disait de ranger le grain pour qu'il aille dans le tarare, alimenter le tarare, une femme était sur un tabouret *(Ponvel)* ; **Ha vis(e) karget ar pezh vise gwentet neu'n, pé vise gwentet ga'r wentéres ahe ha an dra-se oa roll ar merc'he(d) : Un' vise 'voueta ar wentéres, lakè pass re d'ond barzh 'ssames** : On chargeait alors ce qui était vanné, lorsqu'on vannait là au tarare et c'était le rôle des femmes : Une qui alimentait le tarare, qui n'y mettait pas trop en même temps *(Karais)*

◆ Nourrir (vaches, cochons…) ; **N'é ket kér ha bouetet mad** : Il n'est pas cher et bien nourri *(Lokmarïa)* ; **Ha bemde vïe bouetet mad ha karget o gov dê** : Et chaque jour il était bien nourri et leur ventre rempli *(Landelo)* **Charr(añ) ar c'heseg ! Boueta 'nê da zigentañ, ga melchen pé vij(e) an hañw ! Ga lann pé vij(e) ar gooñ !** : Conduire les chevaux ! Les nourrir tout d'abord, de trèfle lorsque c'était l'été ! D'ajonc lorsque c'était l'hiver ! *(Skrigneg)* ; **Boueta ar saout ga'r lete(r)n pegur n'eint ket kourajus e-bed da voueta (a)nê deuh an de, sete vïent ga'r lete(r)n-tampet** : Nourrir les vaches munis d'une lanterne puisqu'ils n'étaient pas du tout courageux pour le nourrir le jour, ils avaient donc leur lampe-tempête *(Lokmarïa)* ; **Sè oa-ñw ket gouest da zilass 'nê ! Ken mew-all 'vel oa-ñw ! Ha faote dèoñ cheñch i dilhad 'benn mond da vouet ar loned** : Tiens il n'était pas capable de les délasser ! Tellement il était saoul ! Et il voulait changer ses vêtements avant d'aller nourrir les bêtes *(Plonee)* ; **Ale ! Amañ (e)ma ar fouet, ale ! Po da zestum (a)val(d)ouar ! Pé vo despugnet an aval(d)ouar (v)o ar saout da hor(o) ! Pé vé saout da hor(o) a vé ar moc'h da vouet' !** : Allez ! Le fouet est ici, allez ! Tu auras les pommes de terre à ramasser ! Lorsque tu auras ramassé les pommes de terre tu auras les vaches à traire ! Et lorsqu'il y a des vaches à traire, il y a les cochons à nourrir ! *(Plonee)* ; **Ar pezh a lake ar re-all un devezh hag a houzoh walc'h un trakteur oa buan ! Oa ket red boueta ar c'heseg deuh ar mintin na sort e-bed ! Heñ vije prest dalc'h-mad !** : Ce que les autres mettaient une journée et vous savez bien qu'un tracteur est rapide ! Il n'était pas nécessaire de nourrir les chevaux le matin ni rien ! Il était tout le temps prêt ! *(Skrigneg)*

**BOUETADENN** [bwe'tɑːdən] : [***bouitadenn*** 1919] n.f. ; Gibier

**Da dap e vouetadenn** : Pour attraper son gibier *(Poullaouen)*

**BOUETÊR** ['bwetɛr] : [***boetaer*** 1927] n.m. (pl. **-ien** [bwe'tɛrjən]) ; Nourrisseur / Ravitailleur

**BOUFÔNEREZH** [bufo'nɛːr(ə)z-s] : [***boufônerez*** 1709] n.m. ; Bouffonnerie(s)

✗ *cf. :* ***bistouserezh, kontadenn, kontidell, rimodell***

**Boufôner'zh vije gantoñ, med ar wirione vije 'e** : Il racontait des bouffonneries, mais également la vérité *(Skrigneg)*

**BOUILH** [buʎ] : [***boyll*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['buʎu]) ; Sein

✗ *syn.* : ***bronn***

**Ne dal ket bouilh ar vamm** : Ça ne vaut pas le sein maternel *(Poullaouen)*

**BOUILHENN** ['buʎən] : [***bouillen*** 1659] n.f. (pl. **-ou** [bu'ʎɛnu]) ; Terre gorgée d'eau / Fondrière / Vasière

✗ *syn.* : ***olgeun, toufenn***

**An dra-he oa 'e kousimant 'vel bouilhenn ma'keres** : C'était quasiment comme une fondrière si tu préfères *(Plouïe)* ; **Ahe dalv ket ar boan mond ga'r c'herseg nag an droc'héres, pigur ah(e) zo bouilhenn** : Là ça ne sert à rien d'aller avec le cheval ni avec la faucheuse, puisqu'il y a là une fondrière *(Kleden)* ; **Seto oa dañjurussoc'h ar c'herseg 'vi(d) ar saout, rar é gwel ur veuc'h chom ba'r vouilhenn, rar, rar !** : Les chevaux étaient donc plus dangereux que les vaches, c'est rare de voir un vache rester dans la fondrière, très très rare ! *(Kleden)* ; **Oh ! Ar saout, ar saout oa fin heñ ! Rar é gwel ur veuc'h chom skouilhet ba'r vouilhenn, rar ! Med ar c'herseg, ya** : Oh ! Les vaches, les vaches étaient fines hein ! C'est rare de voir une vache rester embourbée dans la fondrière, rare ! Mais les chevaux, oui *(Kleden)*

**BOUILHENNEG** [bu'ʎɛnəg-k] : [***bouilhennek*** 1927] ad. ; Bourbeux

✗ *syn. :* ***pri toud***

**Med ma oa ket moien d'ar c'heseg d'ond barzh vïe daw ober ga'r valc'h, ma oa ur prad bouilhenneg oa ket moien da lakad keseg barzh** : Mais les chevaux ne pouvaient pas entrer on devait faire à la faux, si le pré était bourbeux on ne pouvait pas faire entrer de chevaux *(Berrien)*

**BOUJAÑ** ['bu:ʒ(ə)] : [***boulgeal*** 1790] vb. ; Bouger

✗ *syn. :* ***hiskougnañ***

**Hezh na vouje ket papred** : Il ne bougeait toujours pas *(An Uhelgoat)* ; **Ha riw vije (iv)è, daw é bouj** : Et on avait froid aussi, il faut bouger *(Skrigneg)* ; **Kàer na chech war brid e varc'h, hemañ vouje ket** : Il avait beau tirer sur la bride de son cheval, il ne bougeait pas *(Plonee)* ; **War-lerc'h ar bresel oa gwel(et) kalz traou ha an dud na bouj(e)t un tamm** : Après la guerre on voyait plein de choses et les gens avaient un peu bougé *(Kleden)* ; **Ha hañw 'h o(be)r an heñi marw 'è, pedur ma nïe bouj(et) un tamm : Rhaa ! Vije tennet war'naoñ c'hoazh !** : Et lui de faire le mort également, puisque s'il avait bougé un peu ! Rhaa ! On lui tirait dessus encore ! *(An Uhelgoat)* ; **An drah(e) so kaos zo dour ba-dindan ha zo nentra (ne)me(d) ar groc'hen(e)nn war-horr(e) ha yeot ha pé valees war'nê weles toud-toud, toud o voujañ ba-dindan** : C'est pourquoi il y a de l'eau en dessous et qu'il n'y a rien que la membrane par-dessus et de l'herbe, lorsque tu marches dessus, tu vois absolument tout bouger en dessous *(Brennilis)*

**BOUJÏENN** [buʒi.jən] : [***boujienn*** 1888] n.f. (pl. **-ou** [buʒi'ɛnu]) ; Bougie (de résine)

**Boujïennou vije lakeet ha beb-sort…** : On mettait des bougies et de toute sorte… *(Skrigneg)*

**BOUKED** ['bukəd-t] : n.m. ; Bouquet (de) / Gerbe (de) / (une) Beauté (cf. **boked**)

**BOUKL / BLOUK** [bukl] [bluk] : [***boucl*** 1499] n.f. (pl. **-ou** ['buklu]) ; Boucle

**Lasset dindan i hroñj gad ur blouk** : Lacé sous son menton à une boucle *(Poullaouen)* ; **Daw 'h o(be)r ha kaierou zo ahe toud, 'vi(d) ar loned meh-mod, lak ar bouklou dê toud** : Il faut faire et il y a des cahiers et tout, idem pour les bêtes, leur mettre toutes des boucles *(Kergloff)*

**BOUKLAÑ / BLOUKAÑ** ['buklə] ['blukə] : [***boucla*** 1732] vb. ; Boucler

**Kemeret ar lass dindan i gov 'vid bloukañ 'naoñ deus ar penn-ell** : Pris la lanière sous son ventre pour la boucler de l'autre bout (cheval) *(Poullaouen)*

**BOULETENN** [bu'lɛtən] : [***boulet*** 1633] n.f. (pl. **-ou** [bulɛ'tɛnu]) ; Tir d'un boulet de canon

**An taol-mañ 'h ay toud an traou (e)n ur vouletenn ga'n a(v)el** : Ce coup-ci tout ira dans un tir de boulet de canon par le vent *(An Uhelgoat)*

**BOUL** [bu:l] : [***boul*** 1499] n.f. (pl. **-ou** ['bu(:)lu] **bolou** ['bo(:)lu]) ; Boule

**Hag ar penn 'hond boul-boul-boul ha aet ba'n toull !** : Et la tête vînt en roulant et allant dans le trou ! *(Landelo)* ; **Ha vé klêt 'è papred war ar gwe-derw bremañ, pugur bremañ zo boulou ru ba'h ar c'her'n hag emaint war ar re-he !** : Et on entend toujours aussi sur les chênes, puisqu'il y a maintenant des boules rouges dans le houx et elles (les abeilles) sont dessus ! *(Skrigneg)*

- **Aet e benn da c'hoari boulou** : Il a perdu la boule / Il est devenu fou *(Ar Fouillez)*
- **An diaoul zo c'hoa(r)i (e benn / boulou)** : Le tonnerre gronde (mot-à-mot : Le diable joue (sa tête / aux boules) *(Plouïe)*
- **Boulou mêeg** : Des cônes de pin *(Poullaouen)*
- **Boulou-pin** : Boules de pin ; **Dac'h ar bolou-pin vé lar(et) ar bê-bê c'hoazh 'è** : On dit aussi les « bê-bê » pour les boules de pin *(Laz)*
- **C'hoari boulou** : Jouer aux boules ; **C'hoarïet neugn boulou** : Ils ont joué aux boules *(Kallag)*
- **Men-boul** : Boule rocheuse ; **Sur na lak e droad war ur men-boul bannag pegur na risklet** : Il a sûrement posé son pied sur une boule rocheuse quelconque puisque il glissa *(Landelo)*
- **Treid-boul** : Pieds lourds ; **Hag a-wechou 'e an heñi a valev pounner ahe his-se, heñ neus un treid-boul !** : Et parfois également, celui qui marchait lourdement comme ça, il a les pieds lourds ! *(Plouïe)*

**BOULBOAZH** ['bul,bwaz-s] : [***bourboaz*** 1931] ad. ; Mal cuit (-e)

**Bara boulboazh : Hanter poazh, hanter toas** : Du pain mal cuit : À moitié cuit, à moitié pâte *(Ponvel)*

**BOULC'H** [bu.lh] ['bu:luh] : [***boulc'h*** 1659] n.m. (pl. **-ou** ['bulhu]) ; Entame (de pain)

**Boulc'h ar bara** : L'entame (du pain) *(Poullaouen)* ; **'N-ur lakad un tamm boulc'h** : En mettant une entame (de pain) *(Skrigneg)*

**BOULOUSENN** [bu'lu:zən] : n.f. ; Pièce de velours (cf. **voulousenn**)

**BOULL** [bul] [***boull*** 1733] ad. ; Espacé (-e) / Rare

**BOULLIG** ['bulig-k] : [***boullig*** 1927] n.f. (pl. **-ou** [bu'li:gu]) ; Petite boule / Globule

➢ **Bleuniou-boullig** : Fleurs de sureau *(Poullaouen)*

**BOULOÑJER / BOLOÑJER / BOULAÑJER** [b(u/o)'lɔ̃:ʒər] [bu'lɑ̃:ʒər] : [***boulounger*** 1633 ; ***bo(u)lanjér*** 1904] n.m. (pl. **-ien** [bul(ɔ̃/ɑ̃)'ʒɛrjən]) ; Boulanger

**Ha oa ur bouloñjer ene** : Et il y avait là un boulanger *(Skrigneg)* ; **Goud(e)-se vije chikanet ga'r bouloñjer** : Ensuite on se faisait engueuler par le boulanger *(Lokmaria)* ; **Laret oa din oa bouloñjer ba'r C'hloastr-Pleiben** : On m'avait dit qu'il était boulanger au Cloître-Pleyben *(Landelo)* ; **Bouloñjer (e-)bed n'eus ket barzh Skrigneg ur pennad so** : Il n'y a aucun boulanger à Scrignac depuis un bout de temps *(Skrigneg)* ; **Ah ya ! Oh ya ! Gwelloc'h (e)vid ti ar bouloñjer wechou !** : Ah oui ! Oh oui ! Parfois meilleur que chez le boulanger *(Pleiben)* ; **Med me meus bet anveet ar bouloñjer barzh Skrigneg neuhe** : Mais, j'ai connu un boulanger à Scrignac alors *(Skrigneg)* ; **Ya, ar bouloñjer lake (a)naoñ mad ha vïe laket ba koloennou oa !** : Oui, le boulanger le mettait bien et c'était mis dans des panetons *(Lokmarïa)* ; **Med war-lerc'h oa chañchamant, war-lerc'h 'h eer dé gass 'nê dé di ar bouloñjer** : Mais après c'était le changement, après on allait les envoyer chez le boulanger *(Sant-Wazheg)* ; **Ar gwinizh, lod vïe gwerzh(e)t d'ober bar(a) ha lod-all vis(e) kass(e)t d'ar boloñjer ha vïe rôet boniou-bar(a) daoñ, ar peur-rest vïe gwerzhet** : Le blé, on en vendait une partie pour faire du pain, on apportait une autre au boulanger et on lui donnait des bons de pain, tout le reste était vendu *(Lannedern)*

**BOULVERSAÑ** [bul'vɛrs(ə)] : [***boulversiñ*** 1992] vb. ; Bouleverser

**Boulvers anê pe pistigañ 'nê dalc'h-mad** : Les bouleverser ou les taquiner constamment *(Plouïe)* ; **An dra-he oa dam lar ma'hat na boulverset 'nèi un tamm** : C'était probablement du fait que ça l'avait un peu bouleversée *(Poullaouen)*

**BOUNTAÑ** ['buntə] : vb. ; Pousser / Bouter (cf. **boutañ**)

**BOUR** [bu:r] : [***bourr*** 1633] n.m. ; Panoufle

✗ *syn.* : ***choukenn***

**Ar bour deus e votes na espernet an troad** : La panoufle de son sabot avait épargné le pied *(An Uhelgoat)*

**BOURAÑ** ['bu:rə] : [***bourrein*** 1904] vb. ; Bourrer / Rembourrer

**Ur boutou-koat bouret gad ur beg hir distroñset** : Une paire de sabots rembourrée au bout long retroussé *(An Uhelgoat)* ; **Hezh na gwraet ur form un dèn, bouret ur bragou ha' ur chupenn hag un tok, toud ar voutik** : Et il avait confectionné une forme humaine, bourré un pantalon et une veste et un chapeau, tout le bazar *(Plonee)* ; **Goûd a rit gwech-all vis(e) gwraet ur paotr-kozh, ur bragou kozh, heñ vé bouret plous ha-traou…** : Tu sais, autrefois on faisait un épouvantail, un vieux pantalon bourré de pailles et autres… *(Laz)* ; **Tapissou bouret ga gwlan ha vije gwrïet 'e, sete kalz a gemenerésed vije war 'r maes 'h ober an dra-h(e)** : Des couvertures rembourrées de laine que l'on cousait également, beaucoup de couturières faisaient donc ça à la campagne *(Ar Fouillez)* ; **Sete a'h ee d'o(be)r tapissou ha d'o(be)r traou mod-se ! Tapissou-gwlan, houzoh walc'h, neuhe vije gwraet tapissou bouret ahe** : Elle allait donc faire des couvertures et des trucs du genre ! Des couvertures en laine, vous savez bien, on faisait là alors des couvertures rembourrées *(Ar Fouillez)*

➢ **Bouriñ penn *ub.* ga** : Bourrer le crâne de *qqn.* de ; **Sell ! Bouret oa ma venn ga ar pub oa !** : Tiens ! On m'avait bourré le crâne de pub ! *(Skrigneg)*

**BOURC'H / BORC'H** ['burx-h] ['bɔrx-h] : [***bourch*** 1499] n.f. (pl. **-ou** ['burhu]) ; Bourg

✗ *var.* : ***bourk***

**Gwech-all d'hond d'ar vourc'h** : Autrefois pour aller au bourg *(Landelo)* ; **Mond da bourc'h Plonee** : Aller au bourg de Plonevez *(Landelo)* ; **Pass chom ba'r vourc'h ! Degaj toud !** : Ne restez pas au bourg ! Dégagez tous ! *(Kleden)* ; **Mond a ran da chopinata ba'r vourc'h** : Je vais boire des chopines au bourg *(Lokmarïa)* ; **Ha na defilet ba bourc'h Kergloff** : Et il avait défilé au bourg de Kergloff *(Kergloff)* ; **Aet é d'ober un tamm troiad ba'r bistroiou ba'r vourc'h** : Il est parti faire une petite virée dans les bistros au bourg *(Landelo)* ; **Oa ket ur massoner m(e)nneket 'è ba bourc'h Lokarn, n'eus ket den e-bed amañ !** : Il n'y avait aucun maçon non-plus au bourg de Locarn, il n'y a personne ici ! *(Lokarn)* ; **Ha heñ oa brakonier ga neubeud en-dro d'ar vorc'h ah(e), ar re-h(e) oa tud peus-kal(ed) heñ ! Diwall !** : Et il était braconnier avec quelques-uns là autours du bourg, c'étaient des gens relativement durs hein ! Attention ! *(Laz)* ; **Me(d) ma oah ket brañch(et), oa ket goulou ! Ne gasse ket goulou (ne)med ba-tal an ti-skoul ba du-nt, just 'vi(d) ar vourc'h ha ur c'hilometr da 'r vourc'h, pelloc'h oa ket** : Mais si vous n'étiez pas branchés, il n'y avait pas de lumière ! Il n'amenait le courant qu'à côté de l'école là-bas, juste pour le bourg et un kilomètre du bourg, il n'y en avait pas plus loin *(Speied)* ; **Goude-se vise gwraet fourmaj neu'n, an dra-he vise gwraet duzhtu pé vise lahet (leñiet) ar pi-moc'h ha neuhe vise kasset ar boued d'ar vourc'h neu'n** : Ensuite on faisait alors du pâté, ça se faisait de suite quand on avait tué le cochon, on amenait alors la nourriture au bourg *(Kolloreg)*

**BOURD** [burd-t] : [***bourt*** 1659] n.m. ; Boutade / Blague

✗ *syn.* : ***bidenn, fars***

➢ **(E)tre bourd ha fars / Vé laret ar wirione da galz** : Entre boutade et farce / On dit la vérité à beaucoup (de gens) *(Plouïe)*

**BOURDAÑ** ['burdə] : [***bourdal*** 1499] vb. ; Embourber

**Pa chome bourdet ar chô oa da stourm** : Quand le cheval restait embourbé, il fallait batailler *(Skrigneg)*

**BOURELL** ['buːrəl] : [***bourell*** 1732] n.f. ; Rembourrure

➢ **Kein é ar vourell** : La rembourrure est distendue / Il s'est fait péter la panse *(Skrigneg)*

**BOURELLER** [bu'rɛlər] : [***boureller*** 1732] n.m. (pl. **-ien** [burɛ'lɛrjən]) ; Bourrelier

**Boureller ha neuhe o(be)r matlassennou** : Bourrelier et alors faire des matelas *(Skrigneg)* ; **Boureller oa, fichañ sternajou ar c'heseg surtoud, o(be)r sternajou mem 'vi(d) ar c'heseg hag o(be)r pennou-hueled da lakad da hueliñ ar saout** : Il était bourrelier, surtout raccommoder les harnachements des chevaux, faire même des harnachements pour les chevaux et faire des entraves à poser pour entraver les vaches *(Skrigneg)*

**BOURK** ['burk] : [***bourg*** XVIII[e]] n.m. (pl. **-(ch)ou** ['burk(ʃ)u]) ; Bourg

✗ *var.* : ***bourc'h***

**Ba bourk Uhelgoat** : Dans le bourg d'Huelgoat *(Plouïe)* ; **Un devezh, (e)n-ur basseal bourk Bolazeg** : Un jour, en passant le bourg de Bolazeg *(Skrigneg)* ; **Ha deut da ev(añ) i vann'h d'ar bourk da trow** : Et il est descendu boire son coup au bourg *(Skrigneg)* ; **Da-zigentañ noa bet passeet ba'r bourk da krec'h** : Au tout départ il était passé dans le haut du bourg *(Skrigneg)* ; **'Hond d'ar bourk oaint d'o(be)r komissionou !** : Ils allaient au bourg faire les commissions ! *(Karnod)* ; **Oa ket kalz, matreh(e) ur c'hilometr pe dow matreh(e) d(eu)s ar bourk** : Il n'y a pas beaucoup, peut-être un kilomètre ou deux du bourg *(An Uhelgoat)* ; **'H essê respektiñ an architektur, an tiri zo (iv)è ba ar bourkchou** : Essayant de respecter l'architecture, également les maisons des bourgs *(Plourac'h)* ; **Tud ar vugwale deus ka(v)et gwellac'h digass ar c'hlass d'ar bourk** : Les parents d'élèves ont préféré amener la classe au bourg *(Skrigneg)* ; **Tostac'h omp deus bourk Lokarn, deus Rest Quelen (e)vid deuh ar Guellec** : Nous sommes plus proches du bourg de Locarn, de Rest Quelen que du Guellec *(Lokarn)* ; **Het(e) meus choñj oamp rassamblet toud ba'r bourk, oamp bet é kont(añ) ar gaos en(e) toud** : Je me rappelle donc que nous étions tous rassemblés au bourg, nous y avions tous parlé *(Plouïe)* ; **Ya ! C'hwec'h si(zhu)n an erc'h war an douar ha vise red dond d'ar bourk am(añ) da gerc'hed bar(a) ha-traou !** : Oui ! Six semaines de neige et il fallait venir ici au bourg pour chercher du pain et autres ! *(Lokarn)* ; **Ha ba'r skol, ar skolêrien hag ar skolêrésed, (in)d oaint ket (a-)du ganemp tamm (e-)be(d) ! Ar re-he oa toud (e)vi(d) re ar bourk !** : Et à l'école, les instituteurs et les institutrices ne nous étaient pas du tout favorables ! Ils étaient tous pour ceux du bourg ! *(Skrigneg)*

**BOUT** [but] : [***boud*** 1733] ad. ; Muet (-e) / Bourré (-e)

✗ *syn. (bourré)* : ***mew***

**Hezh zo bout** : Il est plein comme une barrique, il ne peut plus avancer *(Plouïe)*

**BOUTAILH** ['butaj] : [***boutaill*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [bu'taju]) ; Bouteille (le contenant, sans le contenu)

✗ *m. comp.* : ***distanker-boutailhou***

**Poultret ar voutailh** : La bouteille recouverte de poussière *(Skrigneg)* ; **Hag ar bouchon en-dro war ar voutailh** : Et le bouchon de retour sur la bouteille *(Skrigneg)* ; **Gwelet na ar restad chistr ba ur voutailh** : Il avait vu le reste de cidre dans une bouteille *(An Uhelgoat)* ; **Laket oa ar voutailh di-rag ar machin** : La bouteille était mise devant la machine *(Plouïe)* ; **Lak ar laezh ba'h ar voutailh ha bouchonet mat, sterd !** : Mettre le lait dans la bouteille et bien bouchonnée, fermement ! *(Skrigneg)* ; **Ya, ar reñ-he vïe laket 'e ba'r voutailhou raog a vïe karget ar voutailh** : Oui, on les mettait aussi dans les bouteilles avant que la bouteille ne soit remplie *(Skrigneg)* ; **Pugur oa put ha heñ oa divouchon pell-zo hag na c'hoant da riñs hi boutailh ene** : Puisqu'il était âcre, il était débouché depuis longtemps et là elle voulait vider sa bouteille *(Skrigneg)* ; **Ene oa ar boutailhou bras neu'n ma-karet-hu, ar re oa ar lambig mad ba enne** : Il y avait alors les grandes bouteilles si vous voulez, celles qui contenaient du bon alambic *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ha po kime sell damait pé teuy-heñw d'ar park houllo ba-p(e)-lec'h oa lak(e)t ar voutailh !** : Et tu n'auras qu'à regarder tout à l'heure lorsqu'il viendra au champ il demandera où se trouve la bouteille ! *(Kleden)* ; **Ha ahe oa nàered, heñ dape 'nê ha lake 'nê ba boutailhou hag ar vamm tàe da werzhañ 'nê da Gareis neu'n !** : Il y avait là des vipères, ils les attrapaient et les mettaient dans des bouteilles que ma mère venait alors vendre à Carhaix ! *(Landelo)* ; **Ba'r voutailh vé laket ur sourd, petraman ur gwlesker pe un nàer hag a vije laket boesson war'naoñ** : On met une salamandre dans la bouteille, ou-bien une grenouille ou une vipère et on ajoutait l'alcool *(Skrigneg)*

➢ **Boutailh goûg voan** : Bouteille au mince goulot ; **Hag ha sortïal ur voutailh goûg moan** : Et de sortir une bouteille au mince goulot *(Skrigneg)*

**BOUTAILHAD** [bu'taʎəd-t] : [***boutaillat*** XVI[e]] n.f. ; Bouteille de

**Ah ! Ar voutailhad gwin...** : Ah ! La bouteille de vin... *(Skrigneg)* ; **Distafet oa ar voutailhad-chistr** : La bouteille de cidre était débouchée *(Brennilis)* ; **Ah bon 'ha ! Ah beñ é red din klask ma boutailhad-lambig** : Ah bon ma foi ! Eh ben il faut que j'aille chercher ma bouteille de lambig *(Skrigneg)* ; **Deus an de kentañ bla neu'n a vïe evet ar voutailhad-rom neu'n** : Au jour de l'an alors on buvait la bouteille de rhum *(Lokmarïa)* ; **Lak ar voutailhad-gwin neuhe war an daol ha lak an hor'n 'e !** : Mets alors la bouteille de vin sur la table, ainsi que le sel ! *(Skrigneg)* ; **Ha bep-heñi i boutailhad-traou gantoñ ha vij(e) kuz-hi ba-dan ar chupenn, ya** : Et chacun avait sa bouteille de trucs et on la cachait sous la veste, oui *(Kleden)* ; **Heñ na karget un neubeud boutailhadou dour da zond gantoñ d'ar gêr** : Il chargea quelques bouteilles d'eau pour rapporter chez lui *(Ar Fouillez)* ; **An otro, Youenn oa deus an daol 'teb e verenn, ar voutailhad-chistr gantoñ** : Le monsieur, Youenn était à table mangeant son goûter, la bouteille de cidre sur la table *(An Uhelgoat)* ; **Boñ, ar ouestad-kaviar zo amañ ha heus kemed dond ga da voutailhad vodka bremañ !** : Bon, j'ai ici la boîte de caviar, tu n'as maintenant qu'à venir en emportant ta

bouteille de vodka ! *(Skrigneg)* ; **D'evo kafe ! Ha tàe ur voutailhad traou douss gantè : Malaga pe un dra m(e)nneg ar mo(d)-se vise géss(e)t d'ar vamm, da gomêressañ** : Pour boire un café ! Et ils apportaient une bouteille de douceurs : On apportait du Malaga ou quelque chose du genre à la mère, pour rendre visite à l'accouchée *(Lokarn)*

**BOUTAÑ / BOUTO / BOUNTAÑ** ['butə] ['buto] ['buntə] : [***boutaff*** 1499 ; ***bounta*** 1877] vb. ; Pousser / Bouter / Germer (les patates, en germination avant plantation)

✗ *m. dér.* : ***divoutañ*** ; *syn.* : ***buntañ, heurtañ, poulzañ*** ; & *cf.* : ***eginañ, kellidiñ, diwanañ***

**Hañ ! Boutet eint !** : Han ! Elles sont germées ! *(Skrigneg)* ; **Med te ma n'é ket boutet da re !** : Mais toi, si les tiennent ne sont pas germées ? *(Skrigneg)*

- **Bountañ-divountañ** : Pousser à divers reprises ; **Kàer neus-hi bountañ-divountañ war'nèi, zigore ket !** : Elle a beau pousser à divers reprises dessus, elle ne s'ouvrait pas ! *(Lokmarïa)*
- **Lak ar patates da voutañ** : Mettre les patates à germer ; **C'hoazh, me lakee ma re barzh hanter mis-kenver ba ur gleietenn da voutañ** : Et encore, moi je mettais les miennes à germer dans une clayette à la mi-janvier *(Skrigneg)*

**BOUTEG / BOUNTEG / BOUTIG** ['bu(n)təg-k] ['butig-k] : [***boutec*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [bu'te:gu] [bu'ticu]) ; Panier / Manne

✗ *syn.* : ***man, paner***

**Tap ur boutig 'ta !** : Prends donc un panier ! *(Poullaouen)* ; **Ar boutegou vé gwraet ga gwalichou** : On fait les paniers avec des brins flexibles *(Poullaouen)* ; **Aet é da glask ojil d'o(be)r boutigou** : Il est parti chercher de l'osier pour faire des mannes *(Poullaouen)* ; **Kasset vije an dilhad ga'r garrigell ba ur boutig** : On envoyait le linge à la brouette dans un panier *(Ponvel)* ; **Lod a lare a lemme gwelloc'h ar men pa vije ur bann'h gwin-êgr ba'h an dour hag an hi(ni) vije 'trec'h i voenn neuhe, 'r re-all ouïent ket lar vije gwin-êgr ba i voutig** : Certains disaient que la pierre aiguisait mieux lorsqu'il y avait un peu de vinaigre dans l'eau et alors celui qui coupait son foin, les autres ne savaient pas qu'il y avait du vinaigre dans son coffin *(Skrigneg)* ; **An dra-he vije troc'het ga'r valz pe ga'r valc'h ha vije laket ba boutigou hag 'h eegn da penn-traoñ gêr neuhe ga'r boutig ha vije karget hezh ha sterdet ha goude vije laket war da c'hein da sevel kêr da roiñ d'ar saout** : C'était coupé à la faucille ou à la faux et on mettait dans des paniers, ils allaient alors au bas du village munis du panier et il était chargé, serré et après tu te le mettais sur le dos pour monter le village et donner aux vaches *(Berrien)*

**BOUTIG-FALC'H** [butik'fɑ:lªx-h] : n.m. ; Coffin

✗ *syn.* : ***botinell, korn-veuc'h, korn-valc'h***

**Me meus dow, boutig-falc'h barzh du-m(añ), me(d) re mann e-bed (ne)med da lak ar men-hegor'nn neuhe** : Moi j'ai deux coffins chez moi, mais des pour rien d'autre que pour mettre alors la pierre à faux *(Skrigneg)* ; **Ur boutig-falc'h ! Laket vije dour hag un tamm plous barzh, an dra-he oa 'vid lak(ad) ar men-hegor(e)nn !** : Un coffin ! On y mettait de l'eau et un peu de paille, c'était pour mettre la pierre à faux ! *(Skrigneg)* ; **An dra-he so ur c'horn-bod ! Gwich-all vije laket ah(e) d(a) lakad ar men-hegor'nn ! Ur boutig vije gwraet deus an dra-he, ur boutig-falc'h !** : C'est un cor ! Autrefois on mettait ça là pour mettre la pierre à faux ! On appelait ça un coffin ! *(Skrigneg)*

**BOUTEGAD** [bu'te:gəd-t] : [***bouteccat*** 1659] n.m. ; Panier de / Panerée

✗ *syn.* : ***panerad***

**Ur bitrabesenn war-hourr(e) ar boutegad lann pilet** : Une betterave sur le dessus du panier d'ajonc pilé *(Berrien)* ; **Ha goude ga'r manej vije pilet lann, ar c'heseg zebegn kemed an dra-h(e) hañ ! Lann, ur boutegad-lann ha plous** : Et après avec le manège on pilait l'ajonc, les chevaux ne mangeaient que ça hein ! De l'ajonc, un panier d'ajonc et de paille *(Berrien)*

**BOUTIK / BOUTRIK** ['but(r)iɟ-c] : [***boudik*** 1821] n.m. (pl. **bout(r)iked** [bu't(r)i(k/c)əd-t]) ; Fée / Petit personnage des légendes / & (?) Galérien

◆ Fée ; **Me vo da gontañ ur wech ur mod boutiked, korriganed** : Je vais raconter une fois ce qui concerne les fées, les korrigans *(An Uhelgoat)*

◆ Galérien ; **Me lar doc'h zo bet boutriked war an douar memes-tra !** : Je peux vous dire qu'il y a quand-même eu des galériens sur terre ! *(Plonee)*

**BOUTIK** ['butik] : [***bouticl*** 1623] n.m. & n.f (pl. **-ou** [bu'tiku] [bu'ticu] **-ed** [bu'ticəd-t]) ; Affaire (histoire) / Bazar / Boutique / Exploitation (agricole) / Grabuge

◆ Affaire (histoire) ; **Gast ! An dra-mañ n'é ket normal ar voutik-mañ !** : Putain ! Ça c'est pas normal cette histoire ! *(Plonee)* ; **Ah fei ! Voa ket fougeet ! Echou voa ar voutik, echou voa ar lein** : Ah ma foi ! Il n'était pas fier ! L'affaire était terminée, le dîner fini *(Plonee)*

◆ Bazar ; **Ha voa deusk' ar c'heseg dèoñ, an etaloned ha toud ar voutik hag ur c'hrowiad-keseg voa** : Et on lui apprit les chevaux, les étalons et tout le bazar, il y avait une crèche pleine de chevaux *(Plonee)* ; **Hezh na gwraet ur form un dèn, bouret ur bragou ha' ur chupenn hag un tok, toud ar voutik** : Et il avait confectionné une forme humaine, bourré un pantalon et une veste et un chapeau, tout le bazar *(Plonee)*

◆ Boutique ; **Oa ket c'hoazh mestr ba i voutik** : Il n'était pas encore le maître dans sa boutique *(Skrigneg)* ; **Sete 'n-ur vond, me zo passêt dre boutik ma merc'h da rent(añ) ar boñjour dèi, pudur basseen vass** : Donc en allant, je suis passée par la boutique de ma fille pour lui donner le bonjour, puisque je passais en face *(Skrigneg)* ;

**Med dé dorriñ hon naon ha' brenemp ha vis(e) boutikou deus ar re-s(e)… Ur brïochen vis(e) prenet** : Mais pour casser notre faim, nous en achetions, il y avait des boutiques de celles-là… On achetait une brioche *(Kergloff)*

◆ Exploitation (agricole) ; **Ha pé nefe montet ur voutik** : Et lorsqu'il aurait monté une exploitation *(Lannedern)* ; **Ah ! Be peus ur voutik gàer !** : Ah ! Tu as une belle exploitation ! *(Lannedern)* ; **Me(d) 'benn-neuhe, 'benn 'h o(be)r ur voutik ne(ve) zo bet gwraet labouriou ha bet renk(et) an traou** : Mais pour-lors, pour faire une nouvelle exploitation on a fait des travaux et arrangements *(Lannedern)* ; **Lar(e)t vé un dèn 'vid kant gwes ha c'hoazh me meus ur voutik gozh, me(d) ba boutikou ne(ve) ya gwelloc'h 'è** : On dit un homme pour cent truies et encore moi j'ai une vieille exploitation, mais fonctionne mieux dans des nouvelles exploitations *(Lannedern)* ; **Ah ya, med ma teufent da wel ba pe-brij é koustet mont(añ) ar boutiked-se, ar voutik ma montet-me ha kalz a re-all 'veldin** : Ah oui, mais s'ils venaient voir quel prix ça coûte de monter cette exploitation, l'exploitation que moi j'ai montée et beaucoup d'autres comme moi *(Lannedern)*

◆ Grabuge ; **Ah fei ! Ahe oa bet ur voutik pé oa deut ar paotr d'ar gêr, dev(et) ar palto…** : Ah ma foi ! Là y a eu un grabuge lorsque le garçon rentra à la maison, brûlé le paletot… *(Plonee)* ; **Ha wechou c'hoazh vïe béc'h ganamp, pé 'h ee ar saout d(a) 'n-im gaoud ha me lar doc'h ah(e) vïe ur voutik…** : Et de plus parfois nous étions en conflit, lorsque les vaches allaient se retrouver et je peux vous dire que là y avait du grabuge… *(Plonee)*

➢ **Gwennek-ha-gwenneg 'h a e voutik da nintra** : Son affaire périclite sou par sou *(Plouïe)*

➢ **Deb ar voutik** : Faire faillite / Bouffer la baraque ; **Daon ! Revinet é, deb' i voutik** : Dam ! Il est ruiné, il a fait faillite *(Skrigneg)*

**BOUTIN** ['butin] : [***boutin*** 1519] ad. ; Commun (-e)

**Traou boutin a-bred pe divêd jech jeu** : Les choses communes attirent tôt ou tard la discorde *(Poullaouen)* ; **Ar leurgêr oa un treuchad-douar en-dro d'ar gêr, boutin (e)tre an dud** : La place de village c'était un bout de terre autour du village, commun entre les gens *(An Uhelgoat)*

**BOUTON** ['butɔ̃n] : [***boutoun*** 1633] n.m. (pl. **-(i)ou** [bu'tɔ̃:nu] [bu'tɔ̃nju]) ; Bouton

**Deskiñ gwrïad ha lak ar boutonou** : Apprendre à coudre et à mettre des boutons *(Ar Fouilhez)* ; **Eürusamant vé ket emm (ne)med da waskañ war ar bouton** : Heureusement qu'il n'y a plus besoin que de presser sur le bouton *(Skrigneg)* ; **Heñ lake e dorn ba e go(de)ll ha tenn e goutell ha ur bouton !** : Il mit la main dans sa poche, il sortit son couteau et un bouton ! *(Ar Fouilhez)* ; **Ya, ur bragou poltok oa ha vije ur bouton ahe his-se, bragou kernevod** : Oui, il y avait un pantalon en suédine dont le bouton était là, un pantalon cornouaillais *(Skrigneg)* ; **Ah nann ! Me lar se ha é bet c'hoazh, lar ken tomm-all 'vel é bet hag oa deut toud leun boutonou ba hor fass, war partoud ba hor c'horv ha vïemp krabotañ 'nê** : Ah non ! Je dis ça et ça l'a encore été, il a fait tellement chaud que nos gueules étaient couvertes de boutons, partout sur nos corps et nous les grattions *(Plonee)*

**BOUTON-DIGENTAÑ** [butɔ̃ndi'gɛntə] : n.m. ; Nombril

✗ *syn.* : ***begel***

**Hezh é ar bouton-digentañ** : C'est ça le nombril *(Karnod)*

**BOUTON-KOV** [butɔ̃n'ko:v-f] : [***bouton-kov*** 1919] n.m. (pl. **boutennou-kov** [bu'tɛnu'kov-f]) ; Nombril

✗ *cf.* : ***begel***

**Goud(e) a'h a da vouton-kov !** : Après il devient un nombril ! (le cordon ombilical coupé) *(Skrigneg)* ; **Vé ket toud ar boutennou-kov mem-mod hañ !** : Tous les nombrils ne sont pas pareils hein ! *(Skrigneg)* ; **Matre'n (v)o mastrouilhet hi bouton-kov ma jeches (a-)dreñw** : Peut-être vas-tu lui souiller le nombril, si tu te retires *(Poullaouen)* ; **Pugur da vegel, pa pé troc'het, a goue hag a ra ur bouton-kov neuhe, pa sec'h** : Puisque ton cordon ombilical, lorsque tu l'as coupé, tombe et fait alors un nombril, lorsqu'il sèche *(Skrigneg)*

**BOUTOU / BOUTOW** ['butu] ['butɔw] : n.pl. ; Chaussures (cf. **botes**)

**BOUTOU-BERR** [butu'bɛr] : [***boutou berr*** 1838] n.m. ; Jalousie

**Hezh neus ur boutou-berr !** : Il est jaloux ! *(Skrigneg)* ; **Ha boutou-berr n'é ket traou aes** : La jalousie n'est pas chose aisée *(Poullaouen)*

**BOUTOWER / BOUTOUER-KOAT** [bu't(ɔ/u)wər('kwat)] : [***bouteier*** 1659 ; ***botaouër*** 1732] n.m. (pl. **-ien** [butɔ'wɛrjən]) ; Sabotier

**Ke bet oa bet ur Leonad boutower ba du-mañ un de ha gomprenen (a)naoñ** : Car il y a déjà eu un sabotier léonard chez moi un jour et je le comprenais *(Lannedern)* ; **D'ar poent-se d'o(be)r bouteier-koat vije Jañ-Loui Daniel ha oa dow pe dri boutouer-koat oa ba Uhelgoat** : À cette époque-là, il y avait Jean-Louis Daniel pour faire des sabots de bois et il y avait deux ou trois sabotiers à Huelgoat *(An Uhelgoat)* ; **Ar voutouerien vé kalz familhou bras deusoute 'veld ar re-all 'e, me(d) ar vugal(e) vïe kass(e)t d'ar loch ha 'h ee d'ar skol** : Les sabotiers font aussi des grandes familles comme les autres, mais les enfants étaient amenés à la hutte et allaient à l'école *(An Uhelgoat)*

➢ **Loch-boutouer** : Hutte de sabotier ; **Meus ket gwel(e)t ar loch-boutouer ba'r c'hoat ! 'Benn a oan-me komañs(e)t d'ober, 'benn-neuhe vijent digass(e)t da lem oa ar voutouerien-koat** : Je n'ai pas vu la hutte de sabotier dans le bois ! Quand j'ai commencé, pour-lors ils étaient amenés là où les sabotiers étaient *(An Uhelgoat)*

**BRABAN / BRABAÑ** ['bra:bən] [brabɑ̃] : [***brabant*** 1931] n.m. (pl. **-iou** [bra'bɑ̃nju]) ; Brabant (charrue réversible)

✗ *cf.* : ***arar***

**Ar braban hag an arar** : Le brabant et l'araire *(Skrigneg)* ; **A-wechou ma lakes ar brabañ da gemered re vise bras ar boem** : Des fois si tu fais trop prendre le brabant le sillon était trop grand *(Plouïe)* ; **Vïe red dit lak da vrabañ (e)vid ober boem so da ve plén a-peu-prè ha-toud** : Tu étais obligé de mettre ton brabant pour rendre des sillons à peu près réguliers et tout *(Plouïe)* ; **War an a vije laket pe(v)ar geseg ha war ar brabañ vije laket dow geseg** : On mettait quatre chevaux à la charrue et au brabant in mettait deux chevaux *(Berrien)* ; **Med an dra-he zepand deus ar mod a lake seier war ar brabañ hag ar skouarnou** : Mais ça dépend de la manière dont on mettait les socs du brabant, et les versoirs *(Plouïe)* ; **Trôet a vije ga'r braban gwich-all ha goude vije grifoniet ha vrèset ha merket neuhe ga ur machin da verko** : On labourait autrefois au brabant et après on griffonnait, hersait et marquait alors à la machine à marquer *(Skrigneg)* ; **Med go(ude)-se oa eñvant(et) ar brabañ ha neu'n gwraet diw rod, ha 'benn-neuhe jañche-hè tu ba'r pennou** : Mais ensuite le brabant fut inventé et alors fait deux roues, et pour-lors elle changeait de sens dans les bouts (de sillon) *(Speied)* ; **Be zo lod ha oaint ket gouest da lakad o brabaniou nag o vresou, nag o grifoniou, nag o draou da zigoueo mad (e)vid labourad** : Il y a certains qui n'étaient pas capables de bien mettre leurs brabants, ni leurs herses, ni leurs griffons, ni rien pour travailler *(Plouïe)*

**BRAC'HELL** ['brahəl] : n.f. ; Meule (cf. **gwrac'hell**)

**BRAC'HELLAD** [bra'hɛləd-t] : n.f. ; Grande quantité (cf. **gwrac'hellad**)

**BRAGOU** [brɑ:gu] : [***bragou*** 1659] n.m. (pl. **brageier** [bra'gɛjər]) ; Pantalon

**Ha tennet ho pragou** : Et enlève ton pantalon *(Landelo)* ; **Setou oa gwraet e vragou d'an eskob** : Il avait donc été fait son pantalon à l'évêque *(Plonee)* ; **Me zo deut da zigass doc'h ur sakre bragou** : Je suis venu vous apporter un sacré pantalon *(Plonee)* ; **Lec'h vijemp 'risklañ ha 'tifoñsiñ hom brageier** : Là où nous glissions et défoncions nos pantalons *(An Uhelgoat)* ; **Ga'r vezh ! Mond ba kêr ga da vragou pilhotet** : La honte ! Aller en ville avec ton pantalon en lambeau (dans le bas) *(Plouïe)* ; **Ha pé oa kistïon da zibrennañ ma bragou, sort e-bed d'ober** : Et lorsqu'il fut question de dégrafer mon pantalon, rien à faire *(An Uhelgoat)* ; **Gwraet ur pezh rampadenn ken neus dihaoliatet e vragou** : Il a fait un tel écart de jambes qu'il a déchiré son pantalon à l'entrejambe *(Poullaouen)* ; **Ahe mamp gwelet dow ba Skrigneg ahe ga o bragou leden ?** : Là nous en avons vu deux à Scrignac portant des pantalons larges *(Plouïe)* ; **Bi oa brageier, me(d) tou'n dud lakegn ket brageier, kar negn ket d'o(be)r !** : Il y avait des pantalons, mais tout le monde ne mettait pas de pantalon, car ils n'avaient pas de quoi faire ! *(Kareis)* ; **Ha me an dorn klei war o c'holierou, an dorn dïou foñs o bragou ha dao-ha-dao !** : Je les chopai par le colback de la main gauche, la main droite par le fond du pantalon, et oust ! *(Ar Fouillez)* ; **Goûd a rit gwech-all vis(e) gwraet ur paotr-kozh, ur bragou kozh, heñ vé bouret plous ha-traou...** : Tu sais, autrefois on faisait un épouvantail, un vieux pantalon bourré de pailles et autres... *(Laz)* ; **Un turubun, an dra-s(e) oa gwraet ab(l)am da zerc'h(en) ar bragou ha da zerc'h(en) tomm dac'h** : Une ceinture de flanelle, c'était fait pour tenir le pantalon et vous tenir chaud *(Kareis)* ; **Va mamm din-me oa kemenéres, sete vije gwraet brageier 3/4 din d'ond d'ar skol, mod-all vije louset-toud deus tu an traoñ, sete vije kime(d) pri-toud** : Ma mère à moi était couturière, on me faisait donc des pantalons 3/4 pour aller à l'école, sinon le bas était complètement sali, il n'y avait donc que de la boue *(Ar Fouillez)*

- **Be dilass e vragou gantoñ papred** : Être chaud de la braguette (mot-à-mot : Être délacé son pantalon avec lui toujours) ; **Deus ar baotred tomm vé laret : Hem(añ) vé dilass e vragou gantoñ papred** : On dit des hommes chauds : C'est un chaud de la braguette *(Kleden)*
- **Bragou-berr** ['brɑ:gu'bɛr] : Pantalon court / Short ; **Oh ya ! Berr, berr-tre ! Ur bragou-berr** : Oh oui ! Court, très court ! Un short *(Skrigneg)* ; **Hag ar baotred vïe lakeet un tamm bragou-berr dê ha ur boutou-lèr sir(e)t !** : Et on mettait aux garçons un petit short et une paire de souliers cirés ! *(Kolloreg)* ; **Ha pugur ar hross vras deus an amzer vije nintra genin (ne)med un tamm bragou-berr ahe his-se** : Et puisque la majeure partie du temps je n'avais rien d'autre qu'un pantalon court là comme ça *(Plouïe)*
- **Bragou feret** : Pantalon trad. en toile épaisse ; **Troc'h(iñ) goujil oa ket aes ga brageier fer(e)t** : Ce n'était pas facile de couper la litière en pantalon en toile épaisse *(Plouïe)* ; **Apala ! E(rr)o é paotred Poullaouen ga o brageier fer(e)t da droc'hiñ goujil !** : Apala ! Les gars de Poullaouen sont arrivés vêtus de leur pantalon en toile épaisse pour couper de la litière ! *(Plouïe)* ; **Ha pé vïent gwelet 'tond, ar re-he vis(e) ur vandenn(a)d ha vise brageier gwenn ar mod-m(añ) gate hag ur rijenn fer(e)t gate, vis(e) fer(e)t ar bragou** : Et lorsqu'on les voyait venir, ils étaient toute une bande, vêtus de pantalons blancs comme-ci et d'un pli repassé, les pantalons étaient repassés *(Plouïe)*
- **Bragou-martolod** ['brɑ:gumar'to:lod-t] : Pantalon de marin *(Laz)*
- **Bragou (po(l)tok / po(l)top)** ; Pantalon (velours crème uni / en suédine) ; **Juloded Poullaouen, tud ar brageier potok** : Les Julots de Poullaouen, les gens aux pantalons velours crème uni *(An Uhelgoat)* ; **Brageier potok vïe gwraet deus an dra-he** : On appelait ça des pantalons en suédine *(Plouïe)* ; **Ya, ur bragou poltok oa ha vije ur bouton ahe his-se, bragou kernevod** : Oui, il y avait un pantalon en suédine dont le bouton était là, un pantalon cornouaillais *(Skrigneg)* ; **Mé dad lake ur bragou potok, 'n dra-s(e) oa un danno kaled un tamm !** : Mon père portait un pantalon en suédine, c'était une matière un peu dure ! *(Ponvel)*
- **Bragou pann-voulous** [pɑ̃n'vu:luz-s] : Pantalon de velours ; **Ma bragou pann-voulous** : Mon pantalon de velours *(Plouïe)*
- **Bragou rijenned** : Pantalon côtelé ; **Brageier rijenned vije kalz, ar re-he oa re-vraw ha solud memes-tra !** : Il y avait beaucoup de pantalons côtelés, ils étaient beaux et quand-même solides ! *(Ar Fouillez)*
- **Bragou tal-karr** ['brɑ:gutal'kar] : Pantalon à pont ; **Bet meus bet deusket an dra-h(e) peus-divêd, daoust (ha)g-eñ neus-hègn ar bragou tal-karr 'taw ar vartoloded ? N'ouzon ket (aha)naon...** : J'ai appris ça relativement tard, les marins ont-ils toujours le pantalon à pont ? Je ne sais pas... *(Laz)*

- **Bragou toull-beuc'h** ['brɑ:gutul'bøx-h] : Pantalon à braguette ; **Hem(añ) é sañs(et) ar bragou toull-beuc'h lec'h ar bragou-martolod, goûd a rit ahe oa un tal-karr ha' vïe sè(v)et** : C'est censément le pantalon à braguette alors que le pantalon de marin, tu sais qu'il y avait là un pont qu'on rabattait vers le haut *(Laz)*
- **Gar e vragou** : Le bas de son pantalon ; **Droñsegn o mañch ma vise war o brec'h, petrame ma vise war o har droñsegn gar o bragou** : Ils retroussaient leur manche si c'était sur leur bras, ou-bien si c'était sur leur mollet ils retroussaient le bas de leur pantalon *(Sant-Wazheg)*
- **Gwraet e vragou daoñ raog e rèr** : (fig.) Veut aller trop vite / Adhère trop vite au progrès / Né avec une cuiller d'argent dans la bouche (mot-à-mot : Fait son pantalon à lui avant son cul) ; **Hezh oa gwraet e vragou daoñ a-raog e rèr** : Il est né avec une cuiller d'argent dans la bouche *(Plouïe)* ; **« Heñ é gwraet i vragou daoñ raog i rewr ! » Heñ oa ar sistem da lar(e)d oa penvi'g, ma !** : « Son pantalon lui a été fait avant son cul ! » C'était manière de dire qu'il était riche, eh bien ! *(Skrigneg)* ; **Tud ha' gemer o feurm war-lerc'h o dud ha 'h ee un tammig buannoc'h (e)vid ar re-all war ar progrè, oh ya ! Med vise laret : « Hezh zo braw a-walc'h daoñ, hezh oa gwraet e vragou daoñ raog e rèr ! Aet ar mod-se... »** : Des gens qui reprenaient la ferme de leurs parents, et qui adhéraient un peu plus rapidement que les autres au progrès, oh oui ! Mais on disait : « Il a la belle vie, on lui a fait son pantalon avant son cul ! » Parti comme ça *(Plouïe)*
- **Ha ma yee an heol da gu(a)d en-dro ba bragou ar Leonard, foutu vé an devezh war-lerc'h** : Et si le soleil allait se cacher de nouveaux dans le pantalon du Léonard, la journée suivante était foutue *(Plonee)*
- **Heñ dal ket 'leizh e vragou foenn brein 'nèoñ !** : Il ne vaut pas son pantalon rempli de foin pourri (c-à-d. il ne vaut pas grand-chose) *(Laz)*
- **Intron Varia Mater Dei / Dibrenn da vragou ha lamp war'nèi !** : (hum.) Sainte Marie Mère de Dieu / Dégrafe ton pantalon et saute-lui dessus ! *(Skrigneg)*
- **Kaoud poues ba e vragou** : Peser son poids (lourd) ; **Un dèn ha na un tamm poues ba e vragou ha passeal ar gordenn dre zindan e feskennou ha da basseal (a)nèi dre ar vranell hag e chech hardi (e)vid sterdañ (a)nèi** : Une personne qui pèse son poids et on passe la corde par-dessous ses fesses et on la passe par le taquet et on tire fort pour la serrer *(Berrien)*
- **Ma vïe gwel(et) tro-walc'h glas ba'n oab 'vi(d) o(be)r bragou d'ar jañdarmed, neuh(e) oa mad** : Si on voyait assez de bleu dans le ciel pour faire des pantalons aux gendarmes, alors c'était bon *(Laz)*
- **User-brageier** ['y.zərbra'gɛjər] (pl. **userien-bragou** [y'zɛrjən,brɑ:gu]) : Homme qui travaille assis (qui use ses pantalons) ; **Hezh so un user-brageier** : C'est un homme qui travaille assis *(Plouïe)*

**BRAKAÑ** ['brakə] : [***brakañ*** 1992] vb. ; Braquer

- **Chom braket da selled deus *ub.*** : Avoir le regard braqué sur *qqn.* ; **Dam ! Sete am(añ) ur letern 'ha ! Eh, daoust ha-hañw chomon da selled braket deuh an dud ar mod-se ?!** : Dam ! En voici une lanterne ma foi ! Eh, est-ce que je reste-moi le regard braqué sur les gens comme ça ?! *(Skrigneg)* ; **Hag a chome braket da selled deuhouemp mod-se 'vel nij(e) ket bet gwel (a)ha(no)mp ! Heñ oa essañ goûd piw oa (a)ssames ganemp, 'houzoh walc'h, pudur ken kirivus oa !** : Et il avait le regard braqué sur nous comme ça comme s'il ne nous avait jamais vu ! Il essayait de savoir qui nous accompagnait, vous savez bien, puisqu'il était si curieux ! *(Skrigneg)*

**BRAKONAÑ** [bra'kɔ̃:nə] : [p.p. ***brakognet*** 1907] vb. ; Braconner

**Tapet é ba'r lass 'è ! Yè, justamant ! Oh ! Ha d'ar mar(e)-se, an heñi vrakone, ahe oa dur an traou 'è !** : Il est aussi pris dans le collet (pris au piège) ! Oui, justement ! Oh ! Et à cette époque, c'était dur aussi pour celui qui braconnait ! *(Laz)*

**BRAKONIER** [bra'kɔ̃.ɲər] : [***braconier*** 1700] n.m. (pl. **-ien** [brakɔ̃'nɛrjən]) ; Braconnier

**Oh yè ! Brakonerien zo bet 'vi(d) ar wech toud heñ ! Peus-kaled memes !** : Oh oui ! Il y a toujours eu des braconniers hein ! Pas qu'un peu même ! *(Laz)* ; **N'oun ket 'stenn lassou (aha)naon ! Me n'oun ket ur brakonier (aha)naon 'è** : Je ne tends pas de collets ! Moi je ne suis non-plus pas un braconnier *(Speied)* ; **Ha heñ oa brakonier ga neubeud en-dro d'ar vorc'h ah(e), ar re-h(e) oa tud peus-kal(ed) heñ ! Diwall !** : Et il était braconnier avec quelques-uns là autours du bourg, c'étaient des gens relativement durs hein ! Attention ! *(Laz)* ; **Na memes ur yontr-all, heñ oa yontr da mé mamm neuh(e) ha heñ oa brakonier 'è, me(d) ah(e) oa bet sortïet ar fusuliou wechou !** : Et même un autre oncle, c'était alors un oncle à ma mère et c'était aussi un braconnier, mais là on avait même parfois sorti les fusils ! *(Laz)*

**BRALLAÑ / BRALAÑ** ['bralə] ['brɑ:la] : [***bra(n)laff*** 1499] vb. ; Sonner en branle / & Faire l'imbécile

◆ Faire l'imbécile ; **N'é ket toud mond da vralañ mo(d)-s(e)** : Ce n'est pas tout d'aller faire l'imbécile comme ça *(Laz)*

◆ Sonner en branle ; **Ha brallet ar c'hleier neuhe, pudur teuent deus Rom !** : Et on sonnait les cloches en branle, puisqu'elles venaient de Rome ! *(Skrigneg)*

- **Brallañ e gloc'h** : Branler sa cloche (c-à-d Se vanter / Se dandiner) ; **Soaig é vrallañ e gloc'h ga'n hent** : François qui se dandine sur la route *(Poullaouen)*

**BRAMM** ['brɑ̃m] : [***bram*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['brɑ̃mu]) ; Pet

✗ *syn.* : ***louadenn***

**Ma vefe bet voien da vusuliñ nerzh ur bramm me oa sur la me zo re dec'h !** : S'il y avait eu un moyen de mesurer la puissance d'un pet j'aurais été sûr de vous battre ! *(Poullaouen)*

- **Be trôet ar bramm ba e rèr** : Ne plus se sentir péter ; **Hezh é troêt ar bramm ba e rèr** : Il ne se sent plus péter ! *(Skrigneg)*
- **Bramm flibus** : Pet coulant *(Laz)*
- **Bramm loued** : Pet moisi *(Laz)*
- **Bramm sec'h** : Pet sec *(Laz)*
- **Bramm yèc'h** : Pet vigoureux ; **Ma lach ur bramm-yèc'h ah(e) gis-s(e) : Pemp gwenneg distag(et) deus rèr 'r medissin** : S'il lâche un pet vigoureux là comme ça : Cinq sous décochés du cul du médecin *(Plonee)*
- **Leskel ur (pezh) bramm** : Lâcher un (gros) pet ; **Un devezh (e)n-ur hond ba he gwele na lesket ur bramm** : Un jour en allant dans son lit elle lâcha un pet *(Poullaouen)* ; **Leskel ur pezh bramm war ar pladad-bleud ha kassed an hanter-lod da vale !** : Lâcher un gros pet sur l'assiettée de farine et en chasser la moitié ! *(Poullaouen) ;* **Ba-blassou kajimant vé ket droed da lesk ur bramm ! Med ahe his-se so moien dê !** : Par endroits on n'a quasiment pas le droit de lâcher un pet ! Mais là ils peuvent ! *(Skrigneg)*

**BRAMMAD** ['brɑ̃məd-t] : [***bramet*** 1499] vb. ; Péter

**C'hwi a vramm kreñw !** : Vous pétez fort ! *(Poullaouen)* ; **Meus ket bet ka(v)et bec'h din biskoazh da vrammad** : Je n'ai jamais eu de difficulté à péter ! *(Poullaouen)* ; **Ha grass dê da (e)n-om sammañ ken a teuint d'ar gêr (e)n-ur vrammad** : Une aubaine pour eux pour se remplir la panse si bien qu'ils vinrent à la maison en pétant *(An Uhelgoat)*

- **Brammad brassoc'h 'vid toull e rèr** : Péter plus haut que son cul (m.-à-m. … plus gros que le trou de son cul) ; **Hemañ a faot daoñ brammad brassoc'h evid toull e rer** : Il veut péter plus haut que son cul (mot-à-mot : … plus grand que le…) *(Plouïe)*
- **Brammad uhelloc'h 'vid e doull** : Péter plus haut que son cul ; **Hem(añ) zo 'klask brammad uhelloc'h 'vid e doull** : Il cherche à péter plus haut que son cul *(Laz)*
- **Glev ket e rèr 'vrammad** : Il n'entend pas son cul péter (c-à-d. il est sourd) *(Plonee)*
- **Hezh so un dèn ha neus ket owen brammad 'nèoñ 'benn (e)ma 'r foerell gatoñ !** : C'est quelqu'un qui n'a pas peur de péter quand il a la chiasse ! (ce dit de *qqn.* de hardi) *(Laz)*

**BRAMMER** ['brɑ̃mər] : [***brammer*** 1633] n.m. (pl. **-ien** [brɑ̃'mɛrjən]) ; Péteux

**Hezh so ur brammer !** : C'est un péteux ! *(Skrigneg)* ; **Hezh zo ur brammer** : Il se la pète / Il se la joue *(Plouïe)* ; **Ur brammer-kaoc'h, ur penn-bras divalo !** : Un péteux à la con, un vulgaire gros bonnet ! *(Skrigneg)*

**BRAMMEREZH** [brɑ̃'meːr(ə)z-s] : [***brammérez*** 1732] n.m. ; Pétarade

**Brammerezh, am(añ) oa un' ba Laz ha heñ, michañs, vramme kalz : « Tap(et) peus brammerezh Louis Marzin ! »** ['mærzən] : Pétarade, il y en avait un ici à Laz qui, probablement, pétait beaucoup : « Tu as attrapé la pétarade de Louis Marzin ! » *(Laz)*

**BRAN** [brɑ̃ːn] : [gaul. ***branos*** ; vx. br. ***bran***] n.f. & ad. (pl. **brini** ['briːni]) ; Corbeau / Corneille / & Fourbe / Perfide

✗ *m. comp.* : ***bokidi-bran, fleur-bran, pour-bran, sponter-brini***

**Ar brini ra un dodïon !** : Les corneilles font un de ces baroufs ! *(Poullaouen)* ; **Peb vran gara ih lapous** : Chaque corneille aime son poussin *(Kergrist)* ; **Ur vran vras, ar vrassañ vran** : Un grand corbeau, le plus grand corbeau *(An Uhelgoat)* ; **Ur « vran du » vise gwraet deus-hei** : On l'appelait le corbeau noir *(Kergrist)* ; **Ar vran a houll glô ! Hag an touñseg 'è** : La corneille demande la pluie ! Et le crapaud également *(Skrigneg)* ; **Diw vran, un' ba be(p) penn deus ur c'hoat** : Deux corneilles, une à chaque bout du bois *(Kleden)* ; **Ar vran zo 'c'hoa(r)i gante dre-ah(e) pe ar bik !** : C'est la corneille qui traficote avec eux (potirons) par là, ou la pie ! *(Poullaouen)* ; **Ur levitenn gantoñ war e gein mad da spontañ ar brini** : Une lévite sur le dos, bonne pour effrayer les corneilles *(Poullaouen)* ; **Tap(et) ar vran ba'r pech ! Ha zebè i batates hañ !** : La corneille prise au piège ! Et elle mangeait ses patates hein ! *(Poullaouen)* ; **Sell se zo kaos vije dineizhet ar piked blam da se hag ar brini memes-mod !** : C'est pourquoi on dénichait les pies et de même pour les corneilles ! *(Skrigneg)* ; **Pa glêes ar vran à'h o(be)r c'hroag-c'hroag ! « Ah ! Houmañ zo 'houll glô ! » Vé lar(e)t** : Lorsque tu entends la corneille faire croa-croa ! On dit « ah ! Elle demande la pluie ! » *(Skrigneg)* ; **Oh ! Me meus gwinizh ba du-m(añ) ha (e)mon ket 'vid harz ar brini d'ond warne** : Oh ! J'ai du blé chez moi et je n'arrive pas à empêcher les corneilles de venir dessus *(Kareis)* ; **Ur plac'h yowank oa bet kasset ga hi zud d'ar park-gwinizh da harz ar brini da zibiñ ar gwinizh** : Une jeune fille fut envoyée par ses parents au champ de blé pour empêcher les corneilles de manger le blé *(Kleden)* ; **An (n)eizhou-bran, ar vïou ha vïe riñset ar re-he ha gwraet ho kolierou gate goud(e)-se 'e !** : Les nids de corbeaux, les œufs, on les vidait et vous en faisiez ensuite aussi des colliers ! *(Kolloreg)* ; **Sponter-brini, pis(e) plantet perchennou-koat ba-kreis ar park ha gwraet form un dèn blam da harz ar brini da zond da ziskrap(añ) an ed pet(r)a !** : Épouvantail, tu enfonçais des perches de bois au centre du champ et lui donnais la forme d'une personne pour empêcher les corneilles de venir gratter le blé quoi ! *(Kareis)*

- **« Dibidam-douss, dibidam-douss, ar vran a gar hi zamm lapouss / Dibidam-douss, dibidam-douss, ar vran a gar hi zamm lapouss ! »** : « Dibidam-douss, dibidam-douss, la corneille aime son petit oisillon / Dibidam-douss, dibidam-douss, la corneille aime son petit oisillon ! » (chansonnette pour les enfants) *(Skrigneg)*
- **Kaochou bran** : Paroles perfides *(Laz)*
- **Pik pe vran a gan** : Tout se sait (mot-à-mot : Pie et corneille chantent)
- **Soaw toud, lar ar vran…** : Tout de suif, dit la corneille *(Kleden)*

**BRAÑCH / BREÑCH** [brɑ̃(j)ʃ] [brɛ̃jʃ] : [***braing*** 1633] n.m. (pl. **-ou** ['brɑ̃(j)ʃu] ['brɛ̃jʃu]) ; Branche

✗ *syn.* : ***brank*** ; & *cf.* : ***bleñch***

**Torret oa ar breñchou** : Les branches étaient cassées *(Plouïe)* ; **Tenn ar breñchou bihen** : Enlever les petites branches *(Plouïe)*

**BRAÑCHAÑ / BREÑCHAÑ** ['brɑ̃(j)ʃə] ['brɛ̃(j)ʃə] : [***brañchañ*** 1992] vb. ; Brancher (un appareil) / Relier (à l'électricité)

◆ Brancher ; **Aluminñ ra pa vé brañchet, med vé ket klêt sort e-bed kin** : Il s'allume lorsqu'on le branche, mais on n'entend plus rien *(Skrigneg)* ; **Barzh Skrigneg amañ oa un' hag a vije vriser-blew hag a na 'velt ur lamp bras ahe kajemant hag a vije tommet, kajemant vije devet da vlew dit hag a vije breñchet hezh war an elektrissite hag a vije laket dit neuhe bigoudïou !** : Ici à Scrignac il y en avait un qui était coiffeur pratiquant la frise des cheveux, il avait là comme une grande lampe qui était chauffée, tes cheveux étaient quasiment brûlés, il la branchait sur le courant et on te mettait alors des bigoudis *(Skrigneg)*

◆ Relier ; **Me(d) ma oah ket brañch', oa ket goulou !** : Mais si vous n'étiez pas reliés, il n'y avait pas de courant ! *(Speied)*

➢ **Brañchañ war-elektrissite** : Brancher sur secteur ; **Ha neuhe ur machin hag a vé brañchet ahe war-elektrissite blam da gargañ hag houzh a ra an dro hag a froñ !** : Et alors la machine que l'on branche là sur secteur pour charger, elle tourne et elle vrombit ! *(Skrigneg)*

**BRANELL** ['brɑ̃:nɛl] : [***branell*** 1499] n.f. ; Taquet

**War beg ar vranell** : Sur le bout du taquet *(Plouïe)* ; **Toullou oa ba'r vranell** : Il y avait des trous dans le taquet *(Berrien)* ; **Ar vranell vije passeet ba'n toull** : On passait le taquet dans le trou *(Berrien)* ; **Digor é ar gargad ha sterd é ha goude-se 'vid delc'hen (a)nê ba'r c'harr vïe laket ur berchenn ha laket ur fun ba peb penn gad ur vranell** : Le chargement est écarté et serré, et ensuite pour les faire tenir dans la charrette on mettait une perche et une longue et grosse corde de chaque côté avec un taquet *(Berrien)*

**BRANGZENG** ['brɑ̃ŋg,zɛ̃ŋg] : [cf. fr. ***brandezingue*** & ***branguesindes*** XIX[e]] ad. ; Brindezingue

**E(rr)i ar re-mañ 'ha, paotr-kaezh, brangzeng 'benn oaint e(rr)i ba'h ar mêri, bisteod !** : Ils étaient, mon pauvre, brindezingues avant d'arriver à la mairie, bègues (saouls) ! *(Skrigneg)*

**BRANK** [brɑ̃ŋk] : [***brancq*** 1633] n.m. (pl. **-ou** ['brɑ̃ŋku] **-chou** ['brɑ̃ŋkʃu]) ; (grosse) Branche

✗ *m. dér.* : ***divrankañ*** ; *syn.* : ***breñch***

**Blejal ree ar brankou** : Les branches crissaient *(Poullaouen)* ; **Ar lapoussed war o brankou 'n-om sterde an eil deus egile** : Les oiseaux sur leurs branches se serraient l'un contre l'autre *(An Uhelgoat)* ; **War un enesenn lec'h n'eus na bod na brank na kleuñ e-bed** : Une île où il n'y a ni rameau ni branche ni aucun talus *(An Uhelgoat)* ; **Ar c'hloc'h oa en-istribilh ba'h ar weenn ene, ba'h-kreis-tre dow vrank** : La cloche était accrochée dans l'arbre là, juste entre deux branches *(Berrien)* ; **An dra-he zo (e)vid tap ar brankou deuh an nec'h deuh ar gwe, da zivrank(añ) ar gwe** : Ça c'est pour attraper les branches du haut des arbres, pour ébrancher les arbres *(Berrien)* ; **Vis(e) ket droad da droc'h an derw, (ne)med ar brankou deuh ar gwe beb naw bla hag an haleg beb c'hwec'h la !** : On n'avait pas le droit de couper le chêne, seulement les branches de l'arbre tous les neufs ans et le saule tous les six ans ! *(Brennilis)* ; **Me meus choñj, ma breu(r) vije 'kousked ba'h ur gwele-klos, laket deja brankou ahe ha laket plous warnoñ ha laket ur holc'hed-pell goude** : Je me rappelle, mon frère dormait dans un lit clos, il avait déjà mis des branches et de la paille dessus et après une couette de balle *(Skrigneg)*

➢ **Brank- + *espess gwênn*** : Branche de + *espèce d'arbre* ; **Hag un neubeud brankou, brankou-vô** : Et quelques branches, des branches de hêtre *(An Uhelgoat)* ; **Eñvañtet ganamp hoñ-hun ! Vïe gwraet kirri bihen ga brankou-kraoñ, beb-sort traou toud !** : Inventés par nous-même ! On faisait des petites charrettes avec des banches de noisetier, toute sorte ! *(Plonee)*

**BRANK-LOST** [brɑ̃ŋk'lɔst] : [***brank-lost*** 2005] n.m. ; Partie osseuse de la queue d'un cheval

**An ta(li)er, se ba b(e)-lec'h vé ar c'hu(l)ier ba-dreñw, ba-raog brank i lost** : La croupe, ça là où se trouve l'avaloir à l'arrière, avant la partie osseuse de sa queue (cheval) *(Speied)*

**BRANKAR** ['brɑ̃ŋkar] : [***brancard*** 1866] n.m. (pl. **-iou** [brɑ̃ŋ'karju] **brankiriou** [brɑ̃ŋ'kirju]) ; Brancard

✗ *syn.* : ***brec'h-karr, kravazh***

**Ga ur jô, vis(e) stag(et) ar jô ga ur brankar** : Avec une monture, on attachait la monture à un brancard *(Kleden)* ; **Sete vïe daw domp mond 'kreis-tre ar brankariou** : Il fallait donc que nous allions en plein milieu des brancards *(Speied)* ; **Hem(añ) oa ar c'harr petra ! An dra-m(añ) oa ar brankariou, an dra-m(añ) oa ar glwejennou** : C'était une charrette quoi ! C'étaient les brancards, c'étaient les ridelles *(Kareis)* ; **Hag a houzh oa fin, hou(zh) ouïe lak ar brankariou en-treus, set' vis(e) ket daw dèi ku(l)ieriñ tamm (e-)bed !** : Et elle était fine, elle savait mettre les brancards de travers, elle n'avait donc pas du tout à prendre appuis sur l'avaloir ! *(Speied)* ; **Ar bass vise war gein ar chô ha hezh vïe (é) talc'hen ar brankiriou, heñ oa un douger deusoutoñ, heñ oa un douger (é) tond da dap ar brankiriou** : Le bât était sur le dos du cheval et il tenait les brancards, il comportait un porte-brancard, il comportait un porte-brancard qui venait attraper les brancards *(Plonee)* ; **Ha setou heñ vïe war-gein ar lon-keseg hag an heñi vïe ba'r limoun neuhe 'kreis-tre ar brankariou, hezh 'n-heñi vis(e) 'chech ar c'harr** : Et donc il était sur le dos de la monture et celui était alors dans le limon juste entre les brancards, c'est lui qui tirait la charrette *(Sant-Wazheg)*

**BRAÑSIGELL** [brɑ̃'si:gəl] : [***bransigel*** 1821] n.f. (pl. **-ou** [brɑ̃si'gɛlu]) ; Balançoire

**BRAÑSIGELLAD** [brɑ̃si'gɛləd-t] : [***bransigella*** 1821] vb. ; (se) Balancer
**Brañsigellet na pad ur penna(d)ig** : Elle s'était balancée pendant un petit moment *(An Uhelgoat)*

**BRAS** [brɑ:z-s] : [gaul. ***brassos*** ; ***bras*** 1499] ad. ; Grand(e) / Bien (beaucoup) **BRASS** ['bras] : ad. ; Énorme
✗ *m. comp.* : ***beg-bras, bis-bras, bis-troad-pras, penn-bras, stêr-vras, triñchon-bras*** ; *syn.* : ***didouched***
**Bras é, kontant on** : Il est grand, je suis satisfait *(Berrien)* ; **Ar vrassañ gwênn** : Le plus grand arbre *(An Uhelgoat)* ; **N'é ket gwal vras deus e oad** : Il n'est pas bien grand pour son âge *(Skrigneg)* ; **Da dap an hent bras en-dro** : Pour rattraper la grande route *(Landelo)* ; **Lec'h oa ar brassañ feurmou** : Là où il y avait les plus grandes fermes *(Plouïe)* ; **Ba bakejou bras-bras-bras** : Dans de gigantesques baquets *(Ar C'hastell-Ne)* ; **N'é ket 'blam é bras, nann** : Ce n'est pas parce qu'il est grand, non *(Plouïe)* ; **Ur park bras-bras-bras** : Un très très grand champ *(An Uhelgoat)* ; **Gwiskouled ! Ha be oa re vrassoc'h c'hoazh** : Des chenilles ! Et il y en avait encore des plus grandes *(Skrigneg)* ; **Du-m(añ) oa brassoc'h 'vi(d) an dra-he** : Chez moi c'était plus grand que ça *(Skrigneg)* ; **E'i é didouched, brem(añ) é bras !** : Elle a grandi, maintenant elle est grande ! *(Skrigneg)* ; **An dra-he oa gwraet bras (e)vi(d) an dra-he** : On faisait ça grand pour ça *(Brennilis)* ; **Ar brassañ park meus ket bet gwelet biskoazh é** : C'est le plus grand champ que je n'ai jamais vu *(An Uhelgoat)* ; **Lod memes vé 'h essañ beañ brassoc'h 'vid eh eint !** : Certains même essaient d'être plus grands qu'ils ne le sont ! *(Skrigneg)* ; **Ba'r feurmou brassoc'h un tamm vise gwerzhet tammou ed 'e** : Dans les fermes un peu plus grandes on vendait aussi un peu de céréales *(Plouïe)* ; **Hag e-se ar mab oa e(rr)o bras ha 'h ee d'ar skoul bemde** : Et donc le fils devint grand et allait à l'école tous les jours *(Sant-Hern)* ; **Pet(r)a é ar pezh oa ar brassañ fenaient oa ba ho korv ?** : Quelle est la partie la plus fainéante de votre corps ? *(Kleden)* ; **Oh ya, moèreb, mad é-heñw ! Med n'é ket bras d'é oad hañ !** : Oh oui, ma tante, il est bon ! Mais il n'est pas grand pour son âge hein ! *(Kleden)* ; **Hag a soueet oa ha gwel ar bejenn mé-keres, oa ket deuh ar brassañ toud** : Et il était étonné de voir la motte si tu préfères, elle n'était pas des plus grandes *(Skrigneg)* ; **Med ur wis kozh mo(d)-se oh vé ket ken braw-se da gomandiñ hag an toull oa ket bras-bras !** : Mais une vielle truie comme ça oh ce n'est pas si facile à commander et le trou n'était pas très grand ! *(Ponvel)* ; **Ahe oa proprïeterien ba'r vro, me(d) n'eus ket proprïeterien vras, ar brassañ, welon-me, oa ar familh Crenn ba'r C'hlo(a)str oa an emportantañ** : Là il y avait des propriétaires dans le coin, mais il n'y a pas de grands propriétaires, le plus grand, que je vois, c'était la famille Crenn au Cloître qui était la plus importante *(Lannedern)* ; **Skrigneg a zo ur barros vras, un' deuh ar brassañ ba'h an departamant, p(ev)arzeg-mil devezh-arad kreñw ha neubeud a dud** : Scrignac est une grande commune, une des plus grandes du département, largement sept mille hectares (quatorze mille demi-hectares) et peu de gens *(Skrigneg)*

- **An ardoasenn vras** : Le tableau noir (scolaire) *(Poullaouen)*
- **Ar bed bras** : L'univers *(Poullaouen)*
- **Ar peb bras (da / deus)** : La plupart (de) ; **Ar peb bras da 'n traou** : La plupart des choses *(Laz)* ; **Ar peb bras da 'r re zo ba ma oad din** : La plupart de ceux qui ont mon âge *(Laz)*
- **Ar peb brassañ** : La plupart ; **An heñchou zo bet gwraet war ar maes mo(d)-se, ar peb brassañ** : Les routes ont été faites comme ça à la campagne, la plupart *(Laz)*
- **Ar re-vras** : Les grands (& gens importants) ; **(A-)benn ar fin voa passeet toud ar segneurien, toud ar re-vras** : Pour finir tous les seigneurs étaient passés, tous les grands *(Plonee)*
- **Bras 'vel (un tour / tour Landelo)** : Grand comme (un clocher / le clocher de Landeleau) *(Kolloreg)*
- **Bras-ha-bihan** : Petit(s) comme grand(s) / Adulte(s) et enfant(s) ; **Me n'espernan den e-bed, bras-ha-bihan** : Je n'épargne personne, adultes et enfants *(Berrien)*
- **Bras-hudur** : Immensément grand (-e) ; **Bras-hudur é-hemañ** : Il est immensément grand *(Skrigneg)*
- **Brass-mat** : Bien grand (-e) ; **Me oa brass-mat (a-)benn ma disket ahe, me meus ket disket dre ma-hun** : J'étais bien grande d'ici à ce que j'apprenne là, j'ai appris par moi-même *(Skrigneg)*
- **Brassoc'h e zowlagad 'vid e gov** : Les yeux plus gros que le ventre *(Laz)*
- **Bras-spontus** : Immensément grand (-e) ; **An dow Vreton na savet ur mell bern koat, heñzh oa bras-spontus, ur monumant** : Les deux Bretons avaient élevé un énorme tas de bois, il était immensément grand, un monument *(Kleden)*
- **Bras-vall** : Gigantesque ; **Hag, ma Doue, ken bras-vall (e)vel oa-hañw !** : Et, mon Dieu, il était si gigantesque ! *(Landelo)*
- **Dour bras** : Eau dont le niveau est haut ; **Hag a un noñsvezh glaw hag avel, 'vel a lar ar ganowenn, an dour v(o)a bras** : Et une nuit de pluie et de vent, comme dit la chanson, le niveau de l'eau était haut *(Pleiben)*
- **Glô-brass** : Grosse pluie ; **Amañ ra glô-brass** : Ici c'est la grosse pluie *(Plouïe)*
- **Gwenanenn-vras** : Bourdon ; **Me(d) *le bourdon* vé gwraet ar « wenanenn-vras » deusonti** : Mais on appelle le bourdon, on l'appelle la « grande abeille » *(Skrigneg)*
- **Gwrè bras !** : Fais le (/la) grand (-e) ! (pour encourager un enfant à se tenir debout les premières fois) ; **Ah ! Houzh so bras 'hat ! Gwrè bras 'ta !** : Ah ! Ma foi elle est grande ! Fais la grande ! *(Skrigneg)* ; **Gwrè bras ! Neuhe chomi 'n i saw da-hun !** : Montre comment tu es grande ! Tu tiendras alors debout toute seule ! *(Skrigneg)* ; **Damai 'h es da wel, sell ! Ale ! Chom 'n i saw ! Ha gwrè bras da zuskeus d'i mamm pe-naos out !** : Tout à l'heure tu vas voir, teins ! Allez ! Reste debout ! Et fais la grande pour montrer à ta mère comment tu es ! *(Skrigneg)*
- **Hemañ a faot daoñ brammad brassoc'h (e)vid toull e rer** : Il veut péter plus haut que son cul (mot-à-mot : ... plus grand que le trou de son cul) *(Plouïe)*
- **Mond bras** : Devenir grand (-e) ; **Ya ! Med 'kondissïon n'o ket tennet (a-)ziganin pé 'o aet bras** : Oui ! Mais à condition qu'elle ne me soit pas enlevée lorsqu'elle aura grandi *(Plourac'h)*

- **Pegen bras é ?** : Quelle taille fait-il ? ; **Te zo kapat matrehen da lared din pegen bras é ?** : Tu es peut-être capable de me dire quelle taille il fait ? *(Plourac'h)*
- **Tour bras Pleiben, kloc'h bras Braspar** : Le grand clocher de Pleyben, la grande cloche de Braspars (exercice d'élocution, souvent on finit par dire « **kaoc'h bras Braspar** : la grande merde de Braspars ») *(Laz)*
- **Un hanter brassañ deus** : Une majorité de ; **Oh ! An dra-he oa tamm partoud ! Un hanter brassañ deuh ar c'hêriou oa deñved** : Oh ! Y avait ça un peu partout ! Une majorité de villages possédait des moutons *(Kolloreg)*
- **Un hanter brassoc'h** : Deux fois plus grand ; **Ur mell heñi bras ! Un hanter brassoc'h (e)vid ar re-all c'hoazh** : Un énorme ! Encore deux fois plus grand que les autres *(Landelo)*
- **Ur hross vras a + *ub.*** : La majeure partie de ; **Ya mouget, ya ! Ur hross vras anèoñ, med be oa lod deusoute a teue hirroc'h un tamm ha vijent mouget ga'n alc'hweenn** : Oui étouffés, oui ! La majeure partie, mais certains d'entre eux devenaient un peu plus longs et ils étaient étouffés par la ravenelle *(Plouïe)*
- **Ur mell dèn bras** : Un géant / Un colosse ; **Ar richenn lar oa-hañw ur mell dèn bras** : D'après la légende c'était un géant *(Landelo)*

**BRASESAÑ** [bra'ze:zə] : [***brazeza*** 1927] vb. ; Engrosser

✗ *syn.* : ***flemmañ*** ; & *cf.* : ***dougéres***

**Digoueet oa dèi bi braseset ha digoueet dèi bi dougéres** : Elle finit par être engrossée et enceinte *(Poullaouen)*

**BRASSAAD** [bra'sɑ:d-t] : [***brassat*** 1499] vb. ; Grandir / Agrandir

✗ *syn.* : ***kreskiñ*** ; & *cf.* : ***didouched, frankaad***

**Hag e-se hezh vrassee papred (e)vel toud ar vigwale** : Et donc il grandissait toujours comme tous les enfants *(Sant-Hern)*

**BRASSENTE / BRASSETEZ** [bra'sentə] [bra'setəz-s] : [***brasentez*** 1977] n.f. ; Grandeur / Taille

**Pe-sort brassetez neus ho chiminal (aha)noh ?** : Quelle taille fait ta cheminée ? *(Laz)*

- **Ur chô tik welè un dèn ba e vrassente normal hag ur chô reizh welè un dèn seizh kwech brassoc'h 'vid a oa** : Un cheval vicieux voyait une personne à sa taille normale et un cheval docile voyait une personne sept fois plus grande qu'elle ne l'était *(Poullaouen)*

**BRAVENTE / BRAVENTEZ** [bra'vɛntə(z-s)] : [***braoentez*** 1709] n.f. ; Beauté

✗ *cf.* : ***boked, steredenn***

**BRAW** [braw] : [***brau*** 1557] ad. ; Beau / Belle / Bien / Correct (-ement) / Facile / Favorable / Joli (-e) / Super

✗ *syn.* : ***abominabl, aes, aesed, a-vod, dreist, kàer, koant, mad***

◆ Beau (belle) ; **Hudu (e)mañ braw** : Il fait beau aujourd'hui *(Kergrist)* ; **Me ga(v)e braw an traou !** : Je trouvais les choses belles ! *(Sant-Wazheg)* ; **Oh ya ! An dra-s(e) oa braw !** : Oh oui ! C'était beau ! *(Ponvel)* ; **Un devezh braw an de war-lerc'h** : Une belle journée le lendemain *(Plouïe)* ; **Laket gwir braw war an daol** : De beaux verres mis sur la table *(Skrigneg)* ; **Hag ma ka(v)et (a)nèi braw** : Et je l'avais trouvée belle *(Landelo)* ; **Me gav braw an dra-he !** : Je trouve ça beau ! *(Plonee)* ; **Ha' zo gwraet ur sal vraw domp !** : Et on nous fait une belle salle ! *(Plouïe)* ; **Med hezh so koant ! Hezh so braw !** : Mais qu'il est joli ! Il est beau ! *(Sant-Hern)* ; **Oh ! Un daol rond vraw ! Un' du ahe gis-se** : Oh ! Une belle table ronde ! Une noire là comme ça *(Skrigneg)* ; **Amañ oa un 'h ober se 'e hag a ree ar re vrawañ** : Ici il y en avait un qui faisait ça et qui faisait les plus beaux *(Skrigneg)* ; **Ur c'hoat deuh ar re vrawou so ba'r vro** : Un bois de ce qu'on fait de plus beau se trouve au pays *(Poullaouen)* ; **Beñ ya ! Hag ene oa trankil ha braw kara !** : Ben oui ! Et là c'était tranquille et beau n'est-ce pas ! *(Skrigneg)* ; **Vé sin vraw, n'é ket ? Pé vé gwel(e)t ur vorenn-hlas** : C'est signe de (temps) beau, non ? Lorsqu'on voit une brume de chaleur *(Plonee)* ; **Ha 'vid o(be)r bravoc'h vije lar(e)t : Aet é ar c'hig war an tan !** : Et pour faire plus beau, on disait : La viande est sur le feu ! *(Skrigneg)* ; **Pennanec'h oa ar brawañ kêr oa ba Lannedern d'ar mar(e)-se !** : Pennanec'h était le plus beau village de Lannédern à cette époque-là ! *(Lannedern)* ; **Oh ! Bet é bet braw hirw, ma'hat 'benn (ar)c'hoazh 'o c'hoazh !** : Oh ! Il a fait beau aujourd'hui et probablement encore demain ! *(Kleden)* ; **Gwel a res (a)nê ba an televisioñ, an dra-h(e) zo braw da weled 'ha** : Tu les vois à la télévision, c'est beau à voir ma foi *(Skrigneg)* ; **Hezh neus bet ur marw braw ha me garche kaoud un' ar mod-se** : Il a eu une belle mort et j'aimerais en avoir une comme ça *(Skrigneg)* ; **Oh ! Ma Doue ! An dra-he zo braw da wel, kara !** : Oh ! Mon Dieu ! C'est beau à voir, n'est-ce pas ! *(Skrigneg)* ; **Hañ beñ, an dra-s(e) ouïon ket ! Matresse vo braw, oh ma'hat !** : Ah ben, ça je ne sais pas ! Peut-être fera-t-il beau, oh probablement ! *(Ponvel)* ; **Me(d) 'hond da be-lec'h (e)moc'h ken fiched ha ken braw, d'an eur-mañ ?** : Mais où vas-tu si élégant et si beau, à cette heure-ci ? *(Sant-Hern)*

◆ Bien ; **Oh daon ! Ahe (e)momp braw !** : Oh dam ! Là nous sommes bien ! *(Skrigneg)* ; **Braw (e)mout 'tommheoliañ ahe !** : Tu es bien là à te chauffer au soleil ! *(Poullaouen)* ; **Ale ! Brem(añ) (v)o braw dec'h ! Dorn(e)t é ho kwinizh – Gwell-a-se !** : Allez ! Maintenant vous serez bien ! Votre blé est battu – Tant mieux ! *(Plouïe)* ; **Ma Doue ! Te zo braw barzh da wel(e) ah(e) ! 'Vel ba'h un neizh out !** : Mon Dieu ! Tu es bien là dans ton lit ! Tu es comme dans un nid ! *(Skrigneg)* ; **Dreñw oa ar c'heseg vïe gwraet ur gwele daoñ ga plous ha vïe laket sïer-temz ahe gis-se, vïe braw ene** : Derrière là où étaient les chevaux on lui faisait un lit de paille et on mettait des sacs d'engrais là comme ça, il était bien là *(Lokmarïa)*

◆ Correct (-ement) ; **N'é ket braw sur !** : Ce n'est pas correct, c'est sûr ! *(Plouïe)*

◆ Facile ; **Oa braw dalc'h 'nê ba o saw** : C'était facile de les faire tenir debout *(Laz)* ; **Beñ, oa ket braw dê bi net heñ !** : Ben, ce n'était pas facile pour eux d'être nets hein ! *(Kareis)* ; **Lod n'é ket braw lak anê da c'hoarzhin !** : Certains, il n'est pas facile de les faire rire ! *(Skrigneg)* ; **Toud an traou zo braw da gompren pa ouïes (a)nê** : Tout est facile à comprendre lorsqu'on sait *(Plourac'h)* ; **Ar vugale, oa ket ken braw-te dê mond d'ar skol hañ !** : Les

enfants, ce n'était pas si facile pour eux d'aller à l'école hein ! *(Skrigneg)* ; **Ba serten broiou vïe ket kaoseet deus lanneier, med as(e) é kalz brawoc'h bivo** : Dans certains coins on ne parlait pas de landes, mais là c'était beaucoup plus facile de vivre *(Sant-Nigouden)*

◆ Joli (-e) ; **Ur plac'h koant gad ur visaj braw** : Une belle femme dotée d'un joli visage *(Plouïe)* ; **N'é ket brawoc'h war an tu-all ?** : Ce n'est pas plus joli sur l'autre face ? *(Plouïe)*

◆ Super ; **Se zo braw !** : C'est super ! *(Plourac'h)* ; **Hag an otrou na ka(v)et ur respont braw** : Et le monsieur trouva une super réponse *(Poullaouen)*

➢ **Bevañ braw** : Vivre bien ; **Bremañ an dud zo o vevañ braw, med d'ar mar(e)-se oah ket !** : Il y a maintenant des gens qui vivent bien, mais pas à cette époque ! *(Plonee)* ; **Gwel a ret pe-sort mod ree an dud gwech-all gozh ? Ha'n dud veve braw toud heñ !** : Vous voyez comment les gens faisaient autrefois ? Et les gens vivaient tous bien hein ! *(Kolloreg)*

➢ **Braw-abominabl** : Terriblement beau (belle) ; **Med, braw-(a)bominabl é (e)vi(d) ar vugale !** : Mais, c'est terriblement beau pour les enfants *(Skrigneg)*

➢ **Braw-chik** : Beau et élégant / Belle et élégante ; **Braw-chik ah(e) war ar foto heñ ! Mé mamm peïsañtes ! Ga he goef brod(et) hag he c'holier brodet !** : Belle et élégante là sur la photo hein ! Ma mère en (habit de) paysanne ! Avec sa coiffe brodée et son col brodé ! *(Plonee)*

➢ **Braw-hardi** : Magnifique ; **Ur wreg braw-hardi** : Une épouse magnifique *(Landelo)*

➢ **Braw-spontus** : Extrêmement beau (/belle) ; **Ur c'hoarzhadenn dener ha braw-spontus** : Un rire tendre et extrêmement beau *(An Uhelgoat)*

➢ **En-om lakad braw** : Se faire beau ; **Kêh d'en-om chañch ha d'en-om fichañ, 'n-om lakad braw** : Va te changer et te rendre élégant, te faire beau *(Sant-Hern)*

➢ **Ha te vé braw dit...** : Et c'est bien facile pour toi... *(Plouïe)*

➢ **Kanañ braw** : Bien chanter ; **Eo ! C'hwi gan braw ! Daw dec'h kanañ !** : Si ! Vous chantez bien ! Il faut que vous chantiez ! *(An Uhelgoat)*

➢ **Kaosèl braw** : Parler correctement ; **Kaosèl braw da hezh !** : Parle-lui correctement ! *(Plonee)*

➢ **Ken braw se** [ken'brawze] : Si beau que ça / fig. Si rose ; **Ya, med oa ket bet ken braw-se** : Oui, mais tout ne fut pas si rose *(Kalaner)*

➢ **Korved-braw** : Bien (joliment) faite (femme, fille...) ; **Korved-braw é** : Elle est bien faite *(Berrien)*

➢ **Lakad braw** : Bien mettre (joliment) ; **Toullet anê toud ha laket (a)nê braw ba'r vouest en-dro ha lak anê ba o blass** : Elle les troua tous et les remit bien dans la boîte et le remit à leur place *(Sant-Hern)* ; **Ya, se zo kaos oaint laket braw ahe, ga(v)e demp viche bet kiwi** : Oui, c'est pourquoi ils étaient bien mis là, nous pensions qu'il y aurait eu des kiwis *(Skrigneg)*

➢ **N'é ket braw ober *udb.*** : (Il ne fait pas bon / Ce n'est pas facile de) faire *qqchose* ; **N'é ket braw ober an dra-he !** : Ce n'est pas beau de faire ça ! *(Poullaouen)* ; **Oh ya koulskoude ar sec'her n'é ket braw doug anê** : Oh oui cependant les sacs il ne fait pas bon les porter *(Berrien)* ; **N'é ket braw lak un asen da ebed (a-)benn né ket sec'hed** : Ce n'est pas facile de faire boire un âne quand il n'a pas soif *(Kleden)* ; **N'o ket braw kaoud arc'hant d'ingaliñ (a)nê toud** : Ce ne sera pas facile d'avoir de l'argent pour toutes les égaliser *(Skrigneg)* ; **Alala ! N'é ket braw ingaliñ toud an dud hañ !** : Alala ! Ce n'est pas facile d'accorder tout le monde hein ! *(Skrigneg)* ; **N'é ket braw dalc'h choñj deus toud an traou !** : Ce n'est pas évident de se souvenir de tout ! *(Plouïe)* ; **Beñ n'é ket braw d'en-om adaptiñ warne ma n'eus ket dow o tañsal memes-mod !** : Ben ce n'est pas facile de s'adapter à eux s'il n'y en a pas deux pour danser la même chose ! *(Plourac'h)* ; **Ar merc'hed vis(e) 'è 'h eren ha bi pad an de ba'n heol ha toud, med oa ket braw dê !** : Les femmes liaient également et être toute la journée au soleil et tout, mais ce n'était pas facile pour elles ! *(Ponvel)*

➢ **Oa an amzer vraw** : C'était le bon temps ; **Ah ya ! Oa an amzer vraw !** : Ah oui ! C'était le bon temps ! *(Laz)*

➢ **Ober braw** : Bien faire / Avoir la belle vie ; **Lod, 'houzoh walc'h, vis(e) o'r braw gate hañ ! Lod vis(e) braw !** : Certains, vous savez bien, avaient la belle vie hein ! Certains étaient biens ! *(Plonee)*

➢ **Ober braw da *ub.*** : Bien traiter *qqn.* ; **Braw vije gwraet d'ar re-he, vije rôet amann ! Ha laezh ! Ha gwinizh ha-traou dê ! Ha gwerzh-putun !** : Ils étaient bien traités, on leur donnait du beurre ! Et du lait ! Et du blé et autres ! Et du pourboire ! *(Skrigneg)* ; **Ahe vije gwraet braw demp, d'ar mar(e)-se vije gwraet ur tamm man bihen demp ha toud 'vid reiñ betrabes d'ar saout ha 'vid o(be)r kalz a dammou traou !** : Là on nous traitait bien, à cette époque on nous faisait un petit panier pour donner des betteraves aux vaches et pour faire plein de petites choses ! *(Pluskelleg)*

➢ **Passeal braw** : Bien se passer ; **Sell, beñ toud an traou basse braw** : Regarde, ben tout se passe bien *(Ar Fouillez)*

➢ **Renkañ braw** : Bien ranger ; **Renket ar re-s(e) braw ha laket hour'n gante** : On les rangeait bien et on leur mettait du sel *(Ponvel)*

➢ **Setu ema braw an amzer** : Voilà que le temps est beau (passager) **/ Braw é an amzer** : Le temps est beau (constant) *(Plouïe)*

➢ **Troc'hañ braw** : Bien couper ; **Un toullad hanochennou, troc'het braw ha faoutet mad ga Yann** : Une quantité moyenne de tronçons de bois, bien coupés et bien fendus par Yann *(Skrigneg)*

**BRAWAAD / BRAVAAD** [bra'wɑ:d-t] [bra'vɑ:d-t] : [***bravaat*** 1821] vb. ; Embellir

**BRAWIGOU** [bra'wi:gu] [bra'wiʝu] : [***braôigou*** 1850] n.pl. ; Jouets

✗ *syn.* : ***c'hoarïell***

**Oa ket daw lakad arc'hant ba brawigou** [bra'wiɟu] **!** : Il ne fallait pas mettre de l'argent dans des jouets ! *(Skrigneg)* ; **Toull-gwer, ya : Pa dorres ur volenn pe un assïed vije chetet toud ba un amplassamant dreñw an ti pe dreñw ur c'harr ha ni 'h ee da furikal an dra-he da dap brawigou** [bra'wiɟu] **da c'hoa(r)i ti bihen** : Dépotoir de verrerie, oui : Lorsque tu cassais un bol ou une assiette, on jetait tout dans un emplacement derrière la maison, ou derrière une charrette et nous nous allions fureter pour y choper des jouets pour jouer à la dînette *(Berrien)*

**BRÊCHED** ['brɛʃəd-t] : n.m. ; Tricot

✗ *syn.* : ***stamm*** ; & *cf.* : ***brêdiñ, brochenn***

**Amañ (e)ma ma brêched** : Mon tricot est ici *(Plouïe)*

**BRÈC'H** [brɛh] : [***brech*** XVI[e]] n.f. ; Variole

**Ar pi-moc'h zo marw ga'r vrèc'h** : Le cochon est mort de la variole *(Berrien)*

**BREC'H** [breh] : [***brech*** 1499] n.f. (pl. **-iou** ['brehju] **breiou, brïou** ['breju] ['briju]) ; Bras

◆ Bras ; **Reudiñ e vrec'h ga mein-poues** : Raidir son bras avec des pierres de poids *(Laz)* ; **(E)vid ho(be)r pariadennou (e)vi(d) sevel an dra-he ga o brec'h** : Pour faire des paris pour lever ça à la force des bras *(Berrien)* ; **Oa ket libr, noa ur har vall hall kaoud, petram ur vrec'h fall** : Il n'était pas parfait, il avait une mauvaise jambe, ou un mauvais bras *(Ponvel)* ; **Lod nise war o divisker, lod nise war o diwvrec'h, ba o fass pe war o hoûg** : Certains avaient sur leurs jambes, certains sur leurs bras, sur leur visage ou sur leur cou *(Sant-Wazheg)* ; **Vije béc'h 'tre ma breur ha me 'klask goûd piw a'h eche war ar vréc'h blam mamp plijadur treiñ !** : Il y avait conflit entre mon frère et moi à savoir qui irait sur le bras (du manège) parce que nous avions du plaisir à tourner ! *(Skrigneg)* ; **Ha pa oa kost an ilis, da dad oa badiner hag a na 'h esseet taped-krog ba brec'h da vamm-gàer, paotr-powr ! Diharpet na 'naoñ !** : Et lorsque c'était à côté de l'église, ton père était plaisantin et avait essayé de crocher dans le bras de la belle-mère, mon pauvre ! Elle l'avait rembarré ! *(Skrigneg)*

➢ **Ïoul brec'h** : Huile de coude ; **Gad ïoul brec'h** : Avec de l'huile de coude *(Poullaouen)*

**BREC'H-KARR / BREC'H** [brex'kar] [brex-h] : [***brec'h-kar*** 1906] n.f. (pl. **-iou** ['brehju] **breiou, brïou** ['breju] ['briju] & **diwvrec'h** ['diw,vrex-h] **an diwvrec'h doc'h ar c'harr** [ən'diw,vreh dɔha'har]) ; Brancard (attelage) / Mancheron de charrette / Timon (de diable)

✗ *syn.* : *(brancard)* ***brankar*** ; & *cf.* : ***kravazh***

◆ Brancard (attelage) ; **E vrec'hiou oa war ur marc'h-karr** : Ses brancards étaient sur une chambrière *(An Uhelgoat)* ; **Me zo amañ 'vid delc'hen ar breiou-karr** : Mon rôle est de tenir les brancards de la charrette *(Poullaouen)* ; **Staget mat houmañ war beg ar breiou-karr** : Bien accrochée au bout des brancards de la charrette *(Poullaouen)* ; **Ar marc'h-limon a vije laket ba'h ar brec'hiou deuh ar c'harr** : On plaçait le limonier dans les brancards de la charrette *(Skrigneg)* ; **Ga'r chadennou vise staget ar breiou deus kolier ar marc'h** : On attachait les brancards au collier du cheval par des chaînes *(Berrien)* ; **Da lak anê da ziskourañ ? – Nann, da bos(añ) ar breiou** : Pour les faire redresser ? – Non, pour poser les brancards *(Skrigneg)* ; **Hemañ é ar go(n)tell, hemañ é ar soc'h, hemañ é ar breiou hag amañ vise laket ur sparl** : Lui c'est le coutre, lui le soc, ça c'est les brancards et ici on mettait un palonnier *(Berrien)* ; **Hag vis(e) repos(et) an diwvrec'h doc'h ar c'harr, reposè wa(r) (a)r marc'h, war-gein ar marc'h** : Et les brancards de la charrette reposaient, reposaient sur le cheval, sur le dos du cheval *(Kleden)* ; **Pugur a-wichou ar c'heseg yowank, pa vijer à tiskiñ 'nê d'ond ba'h ar breiou, oa ket braw, 'houzoh walc'h** : Puisque parfois les jeunes chevaux, lorsqu'on leur apprenait à aller dans les brancards, ce n'était pas facile, vous savez bien *(Skrigneg)* ; **Hag ar gaseg a ouïe souiss ba breiou ar c'harr hañ ! Ha oa ket emm da ziskiñ 'nèi alïes hag a'h ee trankil** : Et la jument savait reculer dans les brancards de la charrette hein ! Il n'était pas nécessaire de lui montrer souvent et elle allait tranquillement *(Skrigneg)* ; **N'utilisè ket-heñw (ne)me(d) an delc'h-derw, tamm koat-gwenn (e-)bed 'h ee d'o(be)r ar vrec'h-karr ha toud ar machinou dé zerc'hen ar c'hoat, toud ga koat mad !** : Il n'utilisait que le cœur de chêne, pas du tout d'aubier pour faire le brancard et tous les machins pour tenir le bois, tout avec du bon bois ! *(Kleden)* ; **Un treber-karr, un treber da zelc'hen ar breiou, dow dro(a)d ar mo(d)-se na, un' am(añ) hag un' ahe ha ga ur pezh koat neuhen da zelc'hen 'naoñ neuhen 'e, sell heñ na nerzh da zelc'hen ar breiou** : Une chambrière, un chevalet pour soutenir les brancards, il avait deux pieds comme ça, un ici et un là, munis alors d'un morceau de bois pour le tenir aussi, il avait donc la force de soutenir les brancards *(Skrigneg)*

◆ Mancheron ; **Brec'h an ar** : Le mancheron de la charrue *(Ar C'hastell-Ne)*

◆ Timon ; **An dieoul oa ur c'harr vïe staget war-lerc'h ar c'harr-all, c'hwi lake e vrec'h d'anèoñ an uhellañ d'an nec'h ha stage ar wênn ba'r c'hreis ha 'bénn pé vis(e) diskénn(e)t ar brec'h c'hwi stage 'nèi war 'r c'harr, 'benn-neu'n stoke ket-hi an douar ken oagn aet d'o(be)r ga(t)i dé droc'hañ** : Le diable était un chariot qu'on attachait à l'arrière de l'autre charrette, vous mettiez son timon le plus vers le haut et vous attachiez l'arbre au centre et quand le timon était descendu, vous l'attachiez (l'arbre) sur le chariot, pour-lors il ne touchait plus le sol jusqu'à ce qu'ils aillent l'utiliser pour le couper *(Speied)*

➢ **Brec'h-koat** : Mancheron en bois ; **Ar rod vihen a-raog oa ar stur war'nèi, ur vrec'h-koat** : Le gouvernail était sur la petite roue avant, un mancheron en bois *(An Uhelgoat)*

**BREC'HENN** ['brehən] : [***brec'henn*** 1927] n.f. (pl. **-ou** [bre'hɛnu]) ; Bras (de charrette)

**Ar vrec'henn, ur vazh-koat, oa ga'r marc'hadour ba'n e zorn, sañset (e)vid heñchañ ar oetur** : Le marchand tenait à la main le bras, un bâton en bois, censément pour orienter la voiture *(An Uhelgoat)* ; **Red é stagañ dow darow yowank ha n'eint ket bet stag deus brec'henn ur c'harr-ejen ha lesk anê da gerzhañ** : Il faut attacher deux jeunes taureaux qui n'ont pas été attachés au bras d'une charrette à bœufs et les laisser marcher *(An Uhelgoat)*

**BRÊDIÑ** [brɛ̀:di] : [***broedi*** 1927] vb. ; Tricoter

✗ *m. dér.* : ***brêched*** ; *syn.* : ***ober stamm, stammañ*** ; & *cf.* : ***brochenn***

**Houmañ blij dèi brêdiñ** : Elle aime tricoter *(Plouïe)* ; **Bredet ? Ah nañ-nann ! Ga danve !** : Tricotées ? Ah non-non ! Avec du tissu ! *(Kareis)* ; **Hag 'e med brediñ vïe daw ho(be)r kalz, kemend-all tud oamp** : Et aussi, mais il fallait beaucoup tricoter, nous étions si nombreux *(Sant-Wazheg)* ; **Gwraet ga toullou ahe barzh, brêdet ga'r re-gozh gwech-all** : Faits avec des trous là à l'intérieur, tricotées par les vieux autrefois *(Kolloreg)* ; **Mem alïes vïen krog (dé) vrediñ, med memes-mod lenn a garen 'ho(be)r** : Même souvent je commençais à tricoter, mais pareillement j'aimais lire *(Sant-Wazheg)* ; **Ha re brêdet ah(e) ga gwlan du 'e, vïe livet ar gwlan ha vïe inkard(et) ha neet !** : Et aussi ceux (les bas) qui étaient tricotés avec de la laine noire, on teintait la laine et elle était cardée et filée ! *(Kolloreg)* ; **Heñ a vïe ganin ba korn ar fourno 'e ha me vis(e) war ar bank ba'r c'host(e), (é) krog (dé) vrediñ** : Je l'avais aussi au coin du fourneau et j'étais sur le banc sur le côté, commençant à tricoter *(Sant-Wazheg)* ; **Me oa vounnus da vrêdiñ, me vïen ket pell, me ree ur bolotennad gwlan deuh ar mitin beked ma lein walc'h** : Je cousais rapidement, je n'étais pas longue, je faisais une pelote de laine le matin pratiquement jusqu'au dîner *(Poullaouen)*

**BRÊIÑ** ['brɛi] : [***bræat*** 1659] vb. (p.p. **-et** ['brɛ:d-t]) ; Broyer / Défoncer

✗ *syn.* : ***brèviñ, broïñ, didaliñ, difonsañ, difontañ, direwrañ, disac'had, foeltrañ*** ; & *cf.* : ***brêioted***

**Brêet ar peuriñ ha an dud oa aet droug barzh enne** : La pâture était défoncée et les gens s'étaient mis en colère *(Poullaouen)* ; **Benn chechañ an dorzh deuh a lost ar vorn, a-wichou pise brêet 'nèi** : Avant de tirer la tourte du fond du four, parfois tu l'avais défoncée *(Ponvel)* ; **Hag ar bar(a) c'hwee, paotr-powr, just ! Hag ar vorn oa ket uhel walc'h ha benn tennañ (a)nê maes pise brêet 'nê alïes, pugur ahe oa barrennou-houarn vise da 'h ampech ar brik da goueo barzh 'è** : Et le pain gonflait, mon pauvre, juste ! Le four n'était pas assez haut et avant de les avoir sortis, souvent tu les défonçais, puisque il y avait là des barres de fer pour empêcher les briques de tomber à l'intérieur *(Ponvel)*

**BREIN** [brɛjn] : [***brein*** 1499] ad. ; Pourri (-e) / Décomposé (-e) / Déglingué (-e)

✗ *syn.* : ***difondardet*** ; & *cf.* : ***koñsommed***

◆ Décomposé (-e) ; **Tufew zo ur men ha' les(k) passeal an dour barzh ennoñ, ma vé ket brein 'nèoñ** : Du tuffeau, c'est une pierre qui laisse passer l'eau, si elle n'est pas décomposée *(Speied)*

◆ Pourri (-e) ; **(A-)benn neñhe é erro brein** : Pour lors c'est pourri *(Plouïe)* ; **Oh ! Ba Paris zo un amzer vrein !** : Oh ! À Paris, il fait un temps pourri ! *(Skrigneg)* ; **Teil brein, sec'h ha disec'het un tamm** : Du fumier décomposé, sec et un peu desséché *(Plouïe)* ; **Plous brein d'ober un tamm teil vounnussoc'h** : De la paille pourrie pour faire plus rapidement du fumier *(Plouïe)* ; **Ni neus bet poan ga'n tamm brezhoneg brein-se !** : Nous avons eu du mal avec cette saloperie de breton-là ! *(Plonee)* ; **An hent brein oa ba'n traoñ ahe gis-s(e) c'hoazh** : La route pourrie qu'il y avait encore dans le bas là comme ça *(Kleden)* ; **Bremañ n'eus ket kin (ne)med dour brein ba Gwerliskin** : Maintenant il n'y a plus que de l'eau pourrie à Guerlesquin *(Poullaouen)* ; **Hezh so brein, faot ket daoñ labourad !** : Il est pourri, il ne veut pas travailler ! *(Ar Fouillez)* ; **Kar vich(e) keme(d) vïou brein ! Oh ! Be oa tud d'o(be)r trukou mo(d)-se !** : Car il n'y avait que des œufs pourris ! Oh ! Il y a des gens pour faire des arnaques comme ça ! *(Skrigneg)* ; **Daw vé dac'h, an avalou brein, pass lesken (a)nê, trïañ (a)nê un tamm !** : Il vous faut ne pas laisser les pommes pourries, les trier un peu ! *(Kareis)* ; **Oh ! Hezh so ur bern teil, hezh so brein ! Ha damait pé teuy maes, ar c'hentañ tra a rey é mond da garg e gov !** : Oh ! Lui c'est un tas de fumier, il est pourri ! Et tout à l'heure lorsqu'il sortira, la première chose qu'il fera sera d'aller remplir son ventre ! *(Kleden)*

- **Feneant-brein** : Sale fainéant ; **Oh ya ! Feneant-brein !** : Oh oui ! Un sale fainéant *(Motre)*
- **Hanter-vrein / Hanter-brein** : À moitié pourri (-e) ; **Alïes vijent hanter-vrein benn vije gallet dornañ (a)nê** : Ils étaient souvent à moitié pourris avant qu'on ait pu les battre *(An Uhelgoat)* ; **Ah ya, me(d) hanter-brein oa-yoñw ! Ha eint deu(t) a-benn da jéñchañ 'nèoñ deus ar lagenn !** : Ah oui ! Mais il était à moitié pourri ! Et ils ont réussi à l'extraire de la bourbe ! *(Pleiben)*
- **Heñ dal ket 'leizh e vragou foenn brein 'nèoñ !** : Il ne vaut pas son pantalon rempli de foin pourri (c-à-d. il ne vaut pas grand-chose) *(Laz)*
- **Lon-brein** : Laideron / Pourriture ; **Ur lon-brein oa'i** : C'était un laideron *(Kleden)* ; **Ma-kas lon brein !** : Espèce de pourriture ! *(Plouïe)*

**BREINADUR** [brɛj'nɑ:dyr] [brɛ'ɲɑ:dyr] : [***breinadur*** XVI[e]] n.m. ; Pourriture

**BREINAÑ / BREINIÑ / BREINO** ['brɛjn(ə/i/o)] ['brɛɲə] : [***breinaff*** 1499] vb. ; Pourrir / (se) Décomposer

✗ *cf.* : ***brukañ***

**Oy ! Chom a ra da vreiniñ !** : Oh ! Il reste pourrir ! *(Pleiben)* ; **Hezh so ur charabañ oa bet chom(e)t da vrein(añ) 'è** : C'est un char-à-banc qui était resté aussi pourrir *(Speied)* ; **Ha heñ vreinè ket (a)naoñ heñ ! Yeo ! Kant la war-lerc'h matre'n...** : Et il ne pourrissait pas hein ! Si ! Peut-être cent ans après... *(Kleden)* ; **Ar mo(d)-s(e) nis(e) amzer ar boem dé vreinañ barzh an ne(ve)-amzer war-lerc'h** : Ainsi le sillon avait ensuite le temps de se décomposer au printemps *(Kleden)* ; **(Ne)med-seped vije daw despun 'nê dre ma gouïent kuit dê da vreiniñ ha d'ond ga'r melved !** : Si ce n'est qu'il fallait les ramasser au fur et à mesure qu'elles tombaient pour éviter qu'elles ne pourrissent et qu'elles soient prises par les limaces ! *(Skrigneg)* ; **Ha vije lakeet war ur c'hrow-saout, ar c'hrochedou vreine duzhtu kajimant, 'benn deg la goude vijent merklet-toud** : Et on mettait sur une étable, les crochets pourrissaient quasiment tout de suite, d'ici dix ans après ils étaient tout rouillés *(Skrigneg)* ; **Mi lak ma chalotes war an erw blam dê da vi sec'h kuit da vreinañ, 'kichenn hi lak 'nê ba'n ant** : Moi, je mets

mes échalotes sur le haut du sillon afin qu'elles soient sèches et ne pourrissent pas, alors qu'elle les met dans le creux *(Poullaouen)* ; **Ha breinet ar rutig goude, breinet ar bitrabes ! War-lerc'h oagn bet skorned, pé ziskornegn goude, vise-hègn vall !** : Et après les rutabagas et les betteraves étaient pourries ! Après qu'elles furent gelées, après lorsqu'elles dégelaient, elles étaient mauvaises ! *(Lokarn)* ; **Ha pass go(r)teiñ re divêd d'o(be)r ho chistr memes-tra heñ ! Pé welèh lar vïent e(rr)o blod un tamm ahe, pé gomañsègn breinañ, neu'n vis(e) daw lak anê** : Et ne pas attendre trop tard pour faire votre cidre quand-même hein ! Lorsque vous voyiez qu'elles étaient devenues un peu molles, lorsqu'elles commençaient à pourrir, alors il fallait les mettre *(Kareis)*

➢ **Troiñ an douar da vreino** : Défricher la terre ; **Troiñ an douar da vreino, pass gwal don, dechomiñ just didan ar yeot** : Défricher la terre, pas très profondément, déchaumer juste sous l'herbe *(Ponvel)*

**BREINER** ['brɛjnər] : [***breiner*** 1992] n.m. (pl. **-ien** [brɛj'nɛrjən]) ; Corrupteur / Pourrisseur

**BREINER-BOUED** [brɛjnər'bwe.d-t] : [***breiner bouid*** 1932] n.m. (pl. **breinerien-boued** [brɛjnɛrjən'bwe.d-t]) ; Sale Fainéant

✗ *syn.* : ***chech-dreñw, chech-e-rèr, feneant, lor, rus-rèr***

**Heñ n'é kemed ur breiner-boued !** : Ce n'est qu'un sale fainéant ! *(Skrigneg)*

**BRÊIOTED** [brɛ'jotəd-t] : ad. ; fig. En compote / En miettes

✗ *cf.* : ***brêiñ, brisilhañ***

**Kig-torr : Brêioted ba ho ta(l)ier** : Des courbatures : Tes reins en compote *(Laz)*

**BREIZH** [brɛjz-s] : [***breiz*** 1499] n.pr. ; Bretagne

✗ *syn.* : ***Bretagn***

**Oa ket deus an dra-he ba'r Frañs, ba Breizh na ba'r Frañs (iv)è !** : Ça n'existait pas en France, en Bretagne ni en France non-plus *(Skrigneg)*

**BRELL** [brɛl] : [***brell*** 1732] ad. ; Écervelé (-e) / Brouillon

✗ *m. comp.* : ***penn-brell***

**Hezh so brell !** : C'est un écervelé ! *(Laz)* ; **Ur vowes flaw, beg-bras neu'n, brell un tamm** : Une femme inconsistante, nigaude alors, un peu écervelée *(Laz)*

**BREMAÑ / BROMAÑ** ['brɛmə] ['brẽmə] ['brɔ̃mə] : [***breman*** 1499] ad. ; Actuellement / À l'heure actuelle / À présent / De nos jours / Dorénavant / Maintenant

✗ *cf.* : ***pass kin*** *(plus maintenant)*

◆ Actuellement ; **Deg kwech neubeutoc'h zo bremañ evid oa d'ar mare-te** : Il y en a actuellement dix fois moins qu'à cette époque-là *(Plouïe)*

◆ À l'heure actuelle ; **(E)vel a vé gwraet bremañ papred** : Comme on fait toujours à l'heure actuelle *(Skrigneg)*

◆ À présent ; **Mis-meurzh (e)momp bremañ** : Nous sommes à présent au mois de mars *(Plouïe)* ; **Be zo un hano, med teu ket ba ma venn bremañ** : Il existe un nom, mais à présent ça ne me revient pas *(Plouïe)* ; **Brom(añ) peus kemed o(be)r ur veu ha mi rey dac'h pezh peus c'hoant da gaoud !** : À présent tu n'as qu'à faire un vœu et je te donnerai ce que tu veux avoir *(Kergrist)*

◆ De nos jours ; **Bremañ vé ket kontet deus traou ar mod-se kin** : De nos jours on ne parle plus de choses comme ça *(Plouïe)*

◆ Dorénavant ; **Bremañ a rafeh daoñ da zibiñ hag a wiskefeh (a)naoñ** : Dorénavant vous lui ferez à manger et vous le vêtirez *(Berrien)*

◆ Maintenant ; **Med neuhe oa ket (e)vel bremañ** : Mais alors ce n'était pas comme maintenant *(Plouïe)* ; **Oa ket memes-mod 'vel é bremañ !** : Ce n'était pas pareil que maintenant quoi ! *(Poullaouen)* ; **Brem(añ) 'h a mad an traou (a)darre** : Maintenant tout va bien de nouveau *(Skrigneg)* ; **Bremañ 'h an da reiñ ur yalc'had-all dec'h** : Je vais maintenant vous donner une autre bourse *(Berrien)* ; **Bremañ zo kalz blavechou zo, an amzer zo cheñchet** : Ça fait une paire d'années maintenant que le temps est différent *(Plouïe)* ; **Ya-ya, me(d) bromañ meus ket nerzh kin da droc'hañ ga'r valz** : Oui-oui, mais maintenant je n'ai plus la force de couper à la faucille *(Kergloff)* ; **Me zo ganet ba Rest Quelen, ya bremañ zo dowzeg la ha tri-ugent so** : Oui je suis né à Rest Quelen il y a maintenant soixante-douze ans *(Lokarn)* ; **Me meus klêt hoñzh bremañ zo, forz sur, un tregont bla so** : Je l'ai entendue (cette histoire) il y a maintenant, à coup sûr, une trentaine d'années de ça *(Landelo)*

➢ **Ar re-yowank zo bremañ** : Les jeunes d'aujourd'hui ; **Kaoseal brezhoneg, esplik(añ) an dra-(ho)nt d'ar re-yowank zo brem(añ), (e)mon ket avañsetoc'h ga'n dra-(ho)nt, pugur gomprenont ket mann (e-)bed (a)nê !** : Parler breton, expliquer tout ça aux jeunes d'aujourd'hui, je ne suis pas plus avancé avec ça, puisqu'ils ne comprennent rien ! *(Speied)*

➢ **Bremañ zo hond da veañ** : Ça va faire maintenant ; **Prenet ma (a)nèi bremañ zo 'hond da veañ tri bla so** : Je l'avais achetée, ça va faire maintenant trois ans *(Karnod)*

**BREMAÑ-TOUCHANT** [brɛmə'tuʃən] : [***brema touchant*** 1659] ad. ; Sous peu

✗ *syn.* : ***touchant***

**Kar bremañ-touchant oa digoueet an de kentañ ar bla** : Car c'était sous peu que le jour de l'an arrivait *(Ar C'hastell-Ne)*

**BRENN** [brɛn] : [***brenn*** 1499] n.m. ; Son (enveloppe des grains)

✗ *syn.* : ***pell*** ; & *cf.* : ***greun***

**Pizh war ar brenn ha brokus war ar bleud** : Regardant sur le son et généreux sur la farine *(Kergrist)* ; **Med seulamant 'benn vis(e) e(rr)o ar goañw, ar voenn-prad oa ket mad ! Neu'n hezh oa ket kalz magadurezh barzh, ar brenn oa treut** : Mais seulement avant que l'hiver n'arrive, le foin de pré n'était pas bon ! Il n'avait pas beaucoup de valeur nutritive, le son était maigre *(Ponvel)* ; **Ha vijent friket ha goud(e), beñ d'ar moc'h vije laket, vije laket patates friket ba'r sailh ha vije laket brenn ha laezh pa vije dïennet ar laezh, ar re-he zebe an dra-he** : Et elles étaient écrasées et après, ben on les mettait aux cochons, on mettait les patates écrasées dans le seau, on mettait du son et du lait lorsqu'il était écrémé, ils mangeaient ça *(Berrien)*

**BRENN-HESKENN** [brɛn'hes(k)ən] : [***brenn-heskenn*** 1992] coll. ; Sciure de bois

✗ *cf.* : ***heskenn, koat***

**Kargañ ur sac'h-kulassenn ga brenn-hes'enn** : Charger un sac d'un quintal avec de la sciure de bois *(Poullaouen)*

**BRESEL** ['bre:zɛl] : [vx. br. ***bresel***] n.m. & n.f. (pl. **-iou** [bre'zɛlju]) ; Guerre / Bataille

✗ *syn.* : ***emgann***

◆ Guerre ; **Pad ar bresel** : Pendant la guerre *(Plouïe)* ; **Pad ar bresel-all** : Pendant l'autre guerre *(Laz)* ; **Goude ar bresel neu'n** : Donc après la guerre *(Lokmarïa)* ; **Echu ar bresel bremañ** : La guerre est maintenant terminée *(Plouïe)* ; **Deut en-dro, ar bresel !** : Ça recommence, la guerre ! *(Plonee)* ; **Deut war-lerc'h ar bresel en-dro** : De retour après la guerre *(Plouïe)* ; **Ya, med pass kalz 'tre an diw vresel** : Oui, mais pas entre les deux guerres *(An Uhelgoat)* ; **Ar baotred oa ba'r bresel d'ar mar(e)-s(e)** : Les gars étaient à la guerre à cette époque *(Karais)* ; **Med bé vise mamm 'h o(be)r bar(a) pad ar bresel** : Mais il y avait ma mère qui faisait du pain durant la guerre *(Motre)* ; **Hag ar bresel oa deut ha gis-se oan aretet** : Et la guerre arriva, c'est comme ça que j'avais arrêté *(Duod)* ; **Sete pa oa aet an dud d'ar bresel renken chom ba'r gêr !** : Donc vu que les gens étaient allés à la guerre, je devais rester à la maison *(Brennilis)* ; **Oyow ! Me meus klêt ar re-gozh 'kont(añ) deus ar breselou hardi !** : Oyow ! Moi j'ai beaucoup entendu les vieux parler des guerres ! *(An Uhelgoat)* ; **Hag amañ pad ar bresel, me ree amañ hi-mañ ga an tikejou-gwin** : Et ici pendant la guerre, j'utilisais ici-même les tickets de vin *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ha 'benn ar fin nomp gouïet voa disklêriet ar bresel** : Et pour finir nous avons su que la guerre était déclarée *(Pleiben)* ; **Rekisissionet oa bet an dow gamïon d'hond d'ar vresel** : Les deux camions furent réquisitionnés pour aller à la guerre *(An Uhelgoat)* ; **Mar vé ar vresel, Brest zo ur gêr hag a zo gelvet da veañ bet distrujet** : S'il y a la guerre Brest, est une ville appelée à être détruite *(Berrien)* ; **Beñ (e)mon kerzh d'ar bresel, ar re-se zo deklaret ar bresel hag etresse** : Bon je marche à la guerre, ils se sont déclarés la guerre entre eux *(Plonee)* ; **Deut oan in pañsïon an tri bla dow-ugent neuhe oa ket echu ar vresel c'hoazh** : J'étais venue en pension en quarante-trois alors la guerre n'était pas encore finie *(Skrigneg)* ; **Be oa lod deuh ar merc'hed ouïe labourad ga'r c'heseg d'ar mare-te, pad ar bresel** : Certaines femmes avaient pour habitude de travailler avec les chevaux à cette époque, pendant la guerre *(Berrien)* ; **War-lerc'h ar bresel matre'n, tro ar blavejo hanter-kant a-peu-prè ya** : Peut-être après la guerre, vers les années cinquante à peu près oui *(Lokarn)* ; **Ma komañset da zañsal deja a-raog ar bresel ha ma dañset kalz pad ar bresel** : J'avais commencé à danser déjà avant la guerre et j'avais beaucoup dansé pendant la guerre *(Plourac'h)* ; **Ka(v)et vije c'hoazh kalz munissionou chomet war-lerc'h ar bresel** : On trouvait encore beaucoup de munitions restées après la guerre *(An Uhelgoat)* ; **Med 'benn oa gwraet ar forniou bihen, 'benn-neu'n oa deut ar bresel !** : Mais quand on avait fait les petits fours, pour-lors la guerre était venue ! *(Sant-Wazheg)* ; **Ya, as(e) oa digouêt ur sakre c'hoa(r)i ba bourc'h Kleden ahe gis-s(e) pad ar bresel** : Oui, il est arrivé là un sacré événement au bourg de Cléden, là-même pendant la guerre *(Kleden)* ; **An tad oa bet ba'r bresel pevarzeg hag a-raog mond d'ar bresel pevarzeg oa-ñw devezher !** : Mon père avait fait la guerre quatorze et avant d'aller à la guerre quatorze il était journalier ! *(Lannedern)* ; **Ga'n dra-he neump bet chañs, na pad ar bresel na nintra eh beñ neump ket bet naon, ah nann !** : Avec ça nous avons eu de la chance, ni pendant la guerre ni rien eh ben nous n'avons pas eu faim, ah non ! *(Sant-Wazheg)* ; **Med pe-sort mod ? Blam betra an traou chom mod-se ato toud ? Bresel hag drailh ha chakailh !** : Mais comment se fait-il ? Pourquoi les choses restent toujours ainsi ? Guerre, carnage et mutilation ! *(Pleiben)* ; **'Benn-noñs meus kemed pemp pe c'hwec'h noñs da gousked ba'n ti amañ kin ! 'Hond d'ar bresel on** : Ce soir je n'ai plus que cinq ou six nuits à dormir à la maison ! Je vais à la guerre *(Karnod)* ; **E(rr)i oa didouched ar verc'h vihen 'benn oa aet d'ar bresel ha lahet oa ba'r vresel 'è, ar vresel p(ev)arzeg !** : La petite fille avait grandi quand il partit à la guerre et il fut également tué à la guerre, la guerre quatorze ! *(Skrigneg)* ; **Ahe oa e(rr)o trizeg pe be(va)rzeg la ha tr(i)-ugent 'benn-neu'n hag 'neve passeet ar bresel, ar re-m(añ)-ell oa uset o douar gate** : Là il avait atteint les soixante-treize ou soixante-quatorze (ans) pour-lors et la guerre récemment passée, eux autres avaient leur terre usée *(Ponvel)* ; **Ar re-mañ ga(v)e dê la oa echou ar bresel pé oa bet an debarkamant, med neu'n oagn sod, ya ! Ha oagn 'kroug(añ) ha oagn 'kroug(añ) !** : Ils croyaient que la guerre était terminée lorsque le débarquement eut lieu, mais alors ils étaient fous, oui ! Et ils pendirent et ils pendirent ! *(Ponvel)*

➢ **Ba'r bresel** : À la guerre ; **Ma mamm, ar blavezh oan-me ganet na troc'het heh ed he-hun ga ur valc'h, pugur an tad oa ba'r bresel a renke o(be)r toud he-hun** : Ma mère, l'année où je suis né avait coupé seule son blé à la faux, puisque le père était à la guerre elle devait tout faire seule *(Berrien)*

➢ **Bresel an Aljeri** : La guerre d'Algérie ; **Ba fin ar bla'ezh c'hwec'h ha hanter-kant, oan deut d'ar gêr deus ar bresel 'n Aljeri** : À la fin de l'année 66 j'étais rentré de la guerre d'Algérie *(Plonee)*

➢ **Bresel kentañ** ['bre:zɛl 'kènta] : Première guerre (mondiale) ; **Raog ar bresel p(ev)arzeg** : Avant la guerre de quatorze *(Poullaouen)* ; **Ar bresel kentañ, ar p(ev)arzeg/triwec'h** : La première guerre, la quatorze/dix-huit *(Skrigneg)* ; **Houmañ zo ur gont kozh, pugur e oa pad ar bresel kentañ** : C'est une vieille histoire puisque ça se passait pendant la première guerre *(Skrigneg)*

- ➢ **Kamarad-bresel** : Camarade de guerre ; **An tad hag e gamarad-bresel** : Le père et son camarade de guerre *(An Uhelgoat)*
- ➢ **Ober ar bresel an eil d'egile** : Se faire la guerre (l'un l'autre) ; **Hag e-se, pugur neuhe ar re-mañ-all ree ar bresel an eil d'egile** : Et donc, car eux autres se faisaient alors la guerre *(Plonee)*
- ➢ **Pañsïon ar bresel** : (la) Pension de guerre ; **Me(d) amañ, 'vi(d) ar vamm-gozh, a na koñfïañs, pugur ar vamm-gozh a na pañsïon ar vresel, sell a ouïe oa kap da bêo** : Mais ici, pour la grand-mère, il avait confiance, puisque la grand-mère avait la pension de guerre, il savait donc qu'elle était capable de payer *(Skrigneg)*

**BRESELIÑ** [brɛ'ze:li] : [***brésellein*** 1723] vb. ; Guerroyer / Faire la guerre

**Ma-karet, nin (e)n-im renko aboe oan bet é vreseliñ** : Si vous préférez, nous nous arrangerons depuis que j'ai été faire la guerre *(Plonee)*

**BRESK** [bresk] : [***bresq*** 1499] ad. ; Cassant (-e)

✗ *syn.* : ***brusk*** ; & *cf.* : ***torriñ***

**BRESKENN / BRESKINN / BRESKINNAÑ** ['breskən] ['breskin] [bres'ki:nə] : [***bresquign*** 1659 ; ***bresquen*** 1732] n.m. & vb. ; État d'affolement, d'excitation / (s') Exciter / Faire le fou / S'affoler / S'emballer (vaches)

✗ *syn.* : ***follañ, pennfolliñ, trolobio*** ; & *cf.* : ***rewr-berved***

◆ (s') Exciter ; **Krog oa ar c'heseg da vreskenn** : Les chevaux commençaient à s'exciter *(Poullaouen)* ; **Ar glaw 'h o(be)r, an heol 'pariñ, ar saout 'vreskenn ba Men(e)-Ar(e)** : La pluie qui tombe, le soleil qui brille, les vaches qui s'excitent dans les Monts d'Arrée *(Laz)*

◆ Faire le fou ; **Breskinnet ar saout** : Les vaches font les folles *(Plouïe)*

- ➢ **Mond en breskinn** : S'affoler (vaches, troupeau…)
- ➢ **Pa c'hwezh an a(v)el diwar ar Releg / Na vreskenn na saout na keseg** : Quand le vent souffle du Relec / Ne s'affolent ni les vaches ni les chevaux *(Plouïe)*

**BRESKENNER / BRESKINNER** [brɛs'kɛnər] [bres'ɛnər] [brɛs'ki:nər] : [***bresquigner*** 1659] n.m. & ad. ; Personne agitée / Personne frénétique

✗ *syn.* : ***bervetenn, bresser, fistouler***

**BRESSAÑ** ['brɛsə] : [***breçza*** 1732] vb. ; Écraser / Fouler / Se démener

✗ *syn.* : ***flastrañ, frikañ***

**Bresset é ar voenn ga'r saout** : Le foin est foulé par les vaches *(Plouïe)*

**BRESSER** ['brɛsər] : [***breser*** 1869] n.m. ; Personne agitée

✗ *syn.* : ***bervetenn, breskenner, fistouler***

**Hezh so ur bresser** : C'est une personne agitée *(Plonee)*

**BRETAGN** [brøtaɲ] : n.m. ; Bretagne

✗ *syn.* : ***Breizh***

**Oh ! Bah ! Me n'in ket 'ha d'ar Bretagn, ene vé glô dalc'h-mad !** : Oh ! Bah ! Moi je n'irai pas en Bretagne ma foi, il y pleut constamment ! *(Skrigneg)* ; **Bar(z)h oan dimêt, mé gwas oa ba Paris ha me oa ba'r Bretagn !** : Avant que je fus mariée, mon mari était à Paris et moi j'étais en Bretagne ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Med hezh é kasimant un' deuh ar brassañ prossesou ha zo bet toud ba'r Bretagn** : Mais c'est quasiment un des plus grands procès qu'il y ait eu en Bretagne *(Landelo)* ; **Dam ar Bretagn zo bet diviset mod-se ba lodennou, nin zo ba Kerne amañ kea !** : C'est parce que la Bretagne a été divisé en parties, nous ici nous sommes en Cornouaille n'est-ce pas ! *(Kolloreg)* ; **Ba'r Bretagn oa ket voien dé gaoud (ne)med patates, segal ha neu'n gwinizh-tu ! Traou dreut toud !** : En Bretagne on ne pouvait avoir que des patates, du seigle et alors du sarrasin ! Que des trucs pauvres ! *(Kleden)*

- ➢ **Kreis-Bretagn** : Centre-Bretagne ; **Châteauneuf honn(e)zh n'é ket memes dañs (e)vel ar re zo barzh kreis-Bretagn amañ** : Châteauneuf-du-Faou ce n'est pas la même danse que celles qu'on trouve en centre-Bretagne ici *(Plourac'h)*

**BRETON** ['brɛtən] : [***breton*** 1659] ad. ; Breton (-ne)

✗ *cf.* : ***brezhoneg***

**Me zo deuh ar rass breton memes-tra** : Je suis quand-même d'origine bretonne *(Berrien)*

**BRETON** ['brɛtən] : [***breton*** 1499] n.m. (pl. **-ed** [brɛ'tɔ̃:nəd-t]) ; Breton / **BRETONES** [brɛ'tɔ̃:nəz-s] : n.f. (pl. **-ed** [brɛtɔ̃'ne:zəd-t]) ; Bretonne

**Ga'r Vretoned vé trous gate partoud** : Les Bretons sont bruyants partout *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ar Vretoned, ar re-he a gave mad o banne gwin** : Les Bretons aiment bien leur coup de vin *(Ar C'hastell-Ne)* ; **N'omp ket deus memes familh, med memes rass, ur Breton memes-tra** : Nous ne sommes pas de la même famille, mais de même origine, un Breton quand-même *(Berrien)* ; **Dow Vreton oa partïet d'ar C'hanada da houne erc'hent dre bilañ-koat** : Deux Bretons partirent au Canada pour gagner de l'argent en abattant du bois *(Kleden)* ; **Pegur Bretoned oa**

**dre ene, kar 'benn-neuhe oa ket kin kalz menajou kin** : Puisqu'il y avait des Bretons par là car pour-lors il n'y avait plus beaucoup de ménages *(Ar C'hastell-Ne)*

**BREUGEUSSAÑ / BREUGEUCHAÑ / BREUGACHAÑ** [brø'gøsə] [(b)rø'gøʃə] [brø'gaʃə] : [***breugueusat*** 1732] vb. ; Roter / Avoir des renvois

✗ *syn.* : ***beurleugeussenniñ***

**Dihan da vreugeussañ !** : Arrête de roter ! *(Berrien)* ; **'Reugeuch a ra** : Il a des renvois *(Plouïe)*

**BREUR / BREU** [brø:(r)] : [gaul. ***brater, bratir*** ; vx. br. ***brodr*** ; ***breuzr*** 1499] n.m. (pl **-ed** ['brø:rəd-t] **/ breudeur** ['brø:dər] **breudeured** [brø'dø:rəd-t]) ; Frère

✗ *m. comp.* : ***hanter-vreur*** ; & *cf.* : ***c'hoar***

**Na dow vreur-all** : Il avait deux autres frères *(Landelo)* ; **Devezh eured ma breur** : Le jour des noces de mon frère *(Plouïe)* ; **Me meus un hanter-breur** : J'ai un demi-frère *(Plouïe)* ; **N'é ket da vreur Christian ?** : Ce n'est pas ton frère Christian ? *(Berrien)* ; **Mamm-gozh ma breudeur é** : C'est la grand-mère de mes frères (pères différents) *(Plouïe)* ; **Tamm bar(a) din ma breur ?** : Un bout de pain mon frère ? *(Landelo)* ; **Ba pe-lec'h out bet, ma breur ?** : Où es-tu allé, mon frère ? *(An Uhelgoat)* ; **Ur breur-all ba neu'n yowankoc'h** : Un autre frère pour-lors plus jeune *(Skrigneg)* ; **Pet(r)a nôa gwraet-heñw d'ur breur ?** : Qu'avait-il fait à un frère ? *(Laz)* ; **Ma breur oa ket un dèn nervus 'naoñ** : Mon frère n'était pas quelqu'un de nerveux *(Plouïe)* ; **Ma breudeur ha ma c'hoarésed oa mo(d)-se 'e !** : Mais frères et mes sœurs étaient également ainsi ! *(Lannedern)* ; **Ha heñw na e vreur ba'r park da jikour anèoñ** : Et il avait son frère dans le champ pour l'aider *(Speied)* ; **Ma breudeur oa aet da Gallag d'ar c'hollej (iv)è** : Mes frères étaient également allés au collège à Callac *(Lokarn)* ; **Hag pé voa marw mé breur renken kaoud (a)nèi** : Et puisque mon frère était mort je devais l'avoir *(Plonee)* ; **Mond a rañw da wel ma breur, ma breur koshañ** : Je vais voir mon frère, mon frère aîné *(Lokmarïa)* ; **Me meus choñj, ma breu vije dalc'h-mad 'h o(be)r se** : Je me rappelle que mon frère faisait ça tout le temps *(Skrigneg)* ; **An dow warn-ugent a vis-meurzh meus gwelet ma breu(r)** : Le 22 mars, j'ai vu mon frère *(Kergrist)* ; **Ur breur diñ na bet un tamm akordeoñ bihen, n'ounn ket diga piw 'ha** : Un de mes frères avait eu un petit accordéon, ma foi je ne sais pas avec qui *(Skrigneg)* ; **Breudeured vihen vïe (iv)è ha red vije demp-ni da ziwoul ha da sevel toud** : Il y avait aussi les petits frères et il nous fallait les garder et tous les élever *(Skrigneg)* ; **War-lerc'h ma goñje mamp gwraet ur sossiete, gan ma dad ha neu'n tri breur diñ** : Après mon service militaire nous avions créé une société, avec mon père et alors trois de mes frères *(Kalaner)* ; **Ha pugur ma breudeur 'benn-neuhe oa, kalz deusoute, pemp oant ba-neuhe ba'n Amerik** : Et puisque pour-lors j'avais des frères qui étaient, beaucoup d'entre eux, cinq étaient alors en Amérique *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Hag 'e d'an nos war-lerc'h vïe daw din-me konto dé mé breured ar lewr mis(e) lennet (e)vid dê goûd** : Et aussi la nuit suivante il fallait que je raconte à mes frères le livre que j'avais lu afin qu'ils puissent savoir *(Sant-Wazheg)* ; **Pugur oa mé breur'd yowank, oagn c'hoa(r)i ! Ha oagn 'n-im laket d'o(be)r ur forn da boai(ad) avalou** : Puisque c'étaient mes jeunes frères, ils jouaient ! Ils s'étaient mis à faire un four pour cuire des pommes *(Plonee)* ; **Pé na ka(v)et e vreured ene distribilh na diskrouget (a)nê ha lak(et) un tamm lousou dê deuh o vri ha oagn parêt ha oagn deut bew en-dro** : Lorsqu'il trouva ses frères en suspens il les décrocha et leur mit un médicament sur le nez et ils guérirent puis reprirent vie *(Landelo)*

➢ **Deut so ur breur dit** : Tu viens d'avoir un frère ; **Ah ! Deut so ur breu' dit !** : Ah ! Tu viens d'avoir un frère ! *(Skrigneg)*

**BREUR-KÀER / BREU-KÀER** [brø'kɛ:r] : [***breûr-kaer*** 1850] n.m. ; Beau-frère

✗ *cf.* : ***c'hoar-gàer***

**Peus kim mond da houll an arc'hant deus an int'rramant ga ma breu-kàer !** : Tu n'as qu'à aller demander l'argent de l'enterrement à mon beau-frère ! *(Ar C'hloastr-Pleiben)* ; **(E)vid prevened ar breu'-kàer d'ond da gerc'h(ad) ar moc'h da lao dorzhtu (e)vid kaoud an arc'hant d'ond da bêo o skoul d'ar vugal(e)** : Pour prévenir le beau-frère de venir chercher les cochons pour les tuer de suite pour obtenir l'argent pour aller payer l'école des enfants *(Sant-Wazheg)* ; **Ha d'ar mar(e)-se moa ur breur-kàer ha' oa massoner ha' zigouee din mond da joukour 'naoñ ur wech an amzer 'è** : Et à cette époque mon beau-frère était maçon et il m'arrivait aussi d'aller l'aider une fois le temps *(Pluskelleg)*

**BREUTELL** ['brøtɛl] : [***bretell*** 1992] n.f. (pl. **-ou** [brø'tɛlu]) ; Bretelle

**Tennet ma breutellou ganin 'ta !** : Enlevez-moi donc mes bretelles ! *(Plonee)* ; **Hag e-se me ma dilasset i breutellou dèoñ !** : Et donc moi je lui avais délassé ses bretelles ! *(Plonee)*

**BREUVED** ['brøvè(d-t)] : [***breuet*** 1499] n.m. ; Brevet

✗ *cf.* : ***sertifikad***

**Ha bet e vreuvè gantoñ** : Et il avait eu son brevet *(Berrien)* ; **Pé oan bet d(a)-bek(ed) ar breuvè oa neu'n** : Quand j'étais allée jusqu'au brevet qu'il y avait alors *(Ponvel)* ; **Un' deusoute voa aet 'vel marichal ba Idern ahe hag hezh voa deut 'benn da fabrikañ, neuhe voa speredet-bras ! Hag a nôa gwraet an (dr)a-he, nôa laket ar breuvè ha-toud warn'nèi** : L'un d'entre eux fut parti comme maréchal-ferrant là à Édern et il réussît à fabriquer, il était alors d'une grande intelligence ! Et il avait fait ça, il avait mis un brevet et tout dessus (vannette) *(Pleiben)*

**BRÈVIÑ** ['brɛ:vi] : [***brevi*** 1732] vb. ; Briser / Broyer / Éreinter

✗ *syn.* : ***brêiñ, drailhañ, fresad, malañ, torriñ***

◆ Briser ; **Zo bet skoutou pe un dra mennag 'h o(be)r tan barzh ene hag oa-hi brevet** : Il y avait eu des scouts ou autres à faire du feu à l'intérieur et elle se brisa *(Landelo)* ; **Ha me yey d'o(be)r un atak (e)vi(d)oc'h, n'o ket**

**doc'h d'hond war-wel ha me vrevo toud ar re-he-all** : Et j'irai faire une attaque pour vous, vous n'aurez pas à apparaître et je briserai tous ces autres-là *(Plonee)* ;

◆ Broyer ; **Kapap(l) da vrèviñ tud** : Capable de broyer (quelqu'un / des gens) *(Poullaouen)* ; **Sete voa gwraet taolou hag Kroc'henig da vreviñ ar re-mañ toud** : Les coups furent donc faits, et Kroc'henig de tous les broyer *(Plonee)*

◆ Éreinter ; **Brèvet oun ga'r labour** : Je suis éreinté par le travail *(Plouïe)*

**BREZHONEG** [bre'zɔ̃:nəg-k] : [***brezonec*** 1623] n.m. & ad. ; Langue bretonne / & ad. Breton

**Se zo brezhoneg !** : C'est du breton ! *(Karnod)* ; **N'é ket brezhoneg gwir** : Ce n'est pas du vrai breton *(Berrien)* ; **Brezhoneg skrivoh 'è ?** : Vous écrivez aussi en breton ? *(Kleden)* ; **Nin oa e brezhoneg ene** : Nous parlions breton là-bas *(Ar C'hastell-Ne)* ; **(E)vid konto brezhoneg** : Pour parler breton *(Duod)* ; **Oar ket kaoseal brezhoneg** : Il ne sait pas parler breton *(Lannedern)* ; **Goûd a-walc'h reeh brezhoneg** : Tu sais assez le breton *(Kleden)* ; **Gast ! Med te oar brezhoneg hañ** : Putain ! Mais toi tu sais le breton hein *(Berrien)* ; **An dra-he zo brezhoneg yèc'h !** : Ça c'est du breton sain ! *(Laz)* ; **Ba bro ar brezhoneg brem(añ)** : Au pays du breton maintenant *(Speied)* ; **Heñw na oar ket kin ar brezhoneg** : Il ne sait plus le breton *(Lannedern)* ; **Ar brezhoneg laron doc'h zo penvidig !** : Moi je te dis que le breton est riche ! *(Laz)* ; **Beñ ya, toud ar brezhoneg vé ket lar(e)t meh-mod** : Ben oui, on ne dit pas tout le breton de la même manière *(Skrigneg)* ; **Bremañ é daw diskiñ brezhoneg d'ar re-yowank** : Maintenant on doit apprendre le breton aux jeunes *(Berrien)* ; **Med se n'é ket un disinor kaoseal brezhoneg !** : Mais parler breton n'est pas un déshonneur ! *(Pluskelleg)* ; **Ha un' hag a gaosev brezhoneg bew, mad é Jean** : Quelqu'un qui parle un bon breton vivant, c'est Jean *(Speied)* ; **Med ar c'homzennou brezhoneg vïent ket laret 'nê-gn** : Mais on ne disait pas les mots bretons *(Sant-Wazheg)* ; **Daon ! Ha hemañ oa ket (a) vrezhoneg kin ?! Biskoazh kemend-all !** : Diantre ! Il ne sait plus le breton ?! Pas croyable ! *(Skrigneg)* ; **D'ar mare-se vije ket gwraet dañsou brezhoneg kalz kin** : À cette époque il n'y avait plus tellement de danses en breton *(Skrigneg)* ; **Nann-nann-nann, me zo ganet ba'r brezhoneg** : Non-non-non, moi je suis née dans un environnement bretonnant *(Poullaouen)* ; **Boñ, ur rimodell brezhoneg gwech-ell heñ, kèh dé ouïed !** : Bon, une comptine bretonnante d'autrefois hein, allez savoir ! *(Kleden)* ; **Ma-hun meus c'hoant lar jomo ar brezhoneg 'n e saw c'hoazh** : Moi-même j'ai envie que le breton reste encore debout *(Plouïe)* ; **Me n'on ket gouest da lar(ed) an dra-he e brezhoneg (aha)naon !** : Je ne suis pas capable de dire ça en breton ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Pugur houm(añ) ouïe keme(d) brezhoneg, sell me ziske kalz ganti** : Puisqu'elle ne savait que le breton, j'apprenais donc d'elle *(Skrigneg)* ; **Med goud(e)-se ba ar gouent vijemp c'hoa(r)i in brezhoneg hañ !** : Mais ensuite au couvent nous jouions en breton hein ! *(Skrigneg)* ; **Me p(é) oan deut deuh ar velin da Nikelve me ouïen ket brezhoneg** : Mais lorsque je suis venue du moulin à Niquelvez je ne savais pas le breton *(Berrien)* ; **An dra-he vije lar(e)t 'è, ya, in brezhoneg, meus ket choñj ar mod-all** : On disait ça aussi, oui, en breton, je ne rappelle pas autrement *(Skrigneg)* ; **Ar re neus abandonet ar brezhoneg, ar re gèv dê la 'n dra-h(e) zo kuit** : Ceux qui ont abandonné le breton, ceux qui pensent que c'est sans intérêt *(Laz)* ; **Me oa boas da gaoseal brezhoneg, pugur ba'r gêr vise kaoseet brezhoneg ato** : J'étais habitué à parler breton, puisqu'à la maison on parlait tout le temps breton *(Lannedern)* ; **'Vel me, pé 'n-om ga(v)on ga Suzanne ha ga Thérèse, ni n'eus kemed brezhoneg ganemp !** : Comme moi, lorsque je me retrouve avec Suzanne et Thérèse, nous ne parlons que breton ! *(Skrigneg)* ; **Pet(r)a rey ga'r brezhoneg ? – Ma ! Kaoseal 'vel vé gwraet ba'r vro amañ ray papred !** : Que fera-t-elle du breton ? – Eh bien ! Au moins elle parlera comme on le fait dans le coin *(Skrigneg)* ; **Ar brezhoneg blije din beñ, katekis oa daw diskiñ pé oan ba'r gouent** : Le breton me plaisait ben, il fallait apprendre le catéchisme lorsque j'étais au couvent *(Skrigneg)* ; **Ni meump hastet buan lonk ar brezhoneg ha toud an traou (a)blam da ve (e)velt ar re-all** : Nous nous sommes dépêchés d'oublier le breton et tout afin d'être comme les autres *(Skrigneg)* ; **Oh ! Ar brezhoneg vêr 'tiskiñ d'ar re-yowank bremañ n'é ket brezhoneg (e-)be(d) !** : Oh ! Le breton qu'on apprend aux jeunes maintenant ce n'est pas du breton du tout ! *(Plonee)* ; **Ah, med amañ gi-m(añ) d'an nos vïe lennet Buhe ar Zent ha oa-heñw brezhoneg** : Ah, mais ici la nuit on lisait la Vie des Saints qui était en breton *(Sant-Wazheg)* ; **Me oar lared : « Me zo mad d'hond d'an ti-skoul ! Me ziskeef(e) dehe brezhoneg, brezhoneg mad ! »** : J'ai coutume de dire : « Je suis bonne pour aller à l'école ! Je leur apprendrai le breton, du bon breton ! » *(Plonee)* ; **Ma vef(e) tud 'kaoseal brezhoneg gonin bemd(e) ha me zarc'hefe choñj deus mé brezhoneg** : Si j'avais du monde pour parler breton avec moi quotidiennement, je me rappellerais (mieux) de mon breton *(Laz)* ; **N'oun ket kap da lar e hano doc'h brem(añ) (aha)naon, heñ na un hano brezhoneg, n'é ket bet utilis(e)t kalz 'nèoñ** : Je suis incapable de vous dire son nom maintenant, il avait un nom breton, il n'a pas été beaucoup utilisé *(Speied)* ; **Un tammig bihen heñi Gwened ahe 'n-heñi é dïaes kompren, med ar mod-all toud ar brezhoneg so moien da gompren !** : C'est un petit peu celui de Vannes qui est difficile à comprendre, mais sinon on peut comprendre tout le breton ! *(Kolloreg)* ; **Ba'r mar(e)-te oa kemed brezhoneg ! Ar re-gozh gaoseent kemed brezhoneg hañ ! Toud ar c'hampagn ahe, heñi e-bed gonte galleg diñ !** : Il n'y avait à cette époque que du breton ! Les vieux ne parlaient que breton hein ! Toute la campagne là, personne ne me parlait français ! *(Karnod)* ; **Hag ar pezh oa kurïus, pé yeeh d'ar *C'hôtes d'armor* kichenn Plestin-Les-Grèves ha ba-dreñw ahe, gaoseent memes brezhoneg 'vel amañ 'hi-mañ hag 'tresse o-daou reent ket !** : Et ce qui était curieux, lorsque vous alliez dans les Côtes d'Armor à côté de Plestin-Les-Grèves et derrière là, ils parlaient le même breton qu'ici et pas entre les deux ! *(Lannedern)* ; **Med ar reñ-he gaoseont ket brezhoneg kin ! Gwel a vé dizhtu ! Kompren a rent, 'vel a lær(o)nt 'è, toud pezh a vé laret dê, pe kalz, med ahe n'eus komz brezhoneg (e-)bed kin !** : Mais ils ne parlent plus breton ! On voit tout de suite ! Ils comprennent, comme ils disent aussi, tout ce qu'on leur dit, ou beaucoup, mais il n'y a là plus un mot de breton ! *(Skrigneg)*

**BRÏAD** ['brijəd-t] : [***briat*** 1659] n.f. (pl. **brïajou** [bri'jɑ:ʒu]) ; Brassée

✗ *syn.* : ***kaseliad***

**Ur vrïad keuneud** : Une brassée de petit bois *(Plouïe)*

**BRID** [bri:d-t] : [***brit*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [bri:du]) ; Bride

✗ *cf.* : ***chô, marc'h, kaseg, keseg, sternachou, talber***

**Ar brid vïe laket ba o ginou** : On mettait la bride dans leur gueule *(Skrigneg)* ; **Ar c'habes, pe un tiker, an dra-he vïe laket dindan ar brid** : Le licol, ou un licol de cuir, ça se mettait sous la bride *(Skrigneg)* ; **Kàer na chech war brid e varc'h, hemañ vouje ket** : Il avait beau tirer sur la bride de son cheval, il ne bougeait pas *(Plonee)* ; **Sete a'h amp da lak(a)d ar brid d'ar marc'h, lak ar jujou war i gein hag ar c'holier** : Nous allons donc mettre la bride au cheval, lui mettre les traits d'attelages sur le dos et le collier *(Kleden)* ; **Ha neuhe an dibr-owr hag ar brouss hag ar skrivell ha neuhe ar brid hag ar vaionetes, toud voa preparet** : Et alors la selle en or, la brosse, l'étrille et donc la bride et la baïonnette, tout était préparé *(Plonee)* ; **D(a)-zigentañ pé vijent bihen vij(e) ket laket ar brid dê, kar ar brid oa kaled a-walc'h dê ba o ginou** : Premièrement lorsqu'ils étaient petits on ne leur mettait pas la bride, car la bride était relativement dure pour leur gueule *(Skrigneg)* ; **Pé teuen a vijen choukour (a)naoñ ga'r landenn war-lerc'h, ma zad vije krog ba'r brid pe ba ar c'habes(t)** : Lorsque je venais je l'aidais avec lanière derrière, mon père crochait dans la bride ou dans le licol *(Skrigneg)* ; **Hag ar brid neb mouch (e-)bed, vïent ket mouch(e)t neu'n (ne)med 'vid lak anê-gn da sell a-raog ha d'ampech anê da sell a-gost(e)** : Et la bride sans œillère, on ne leur mettait alors seulement des œillères pour les faire regarder devant et les empêcher de regarder de côté *(Speied)* ; **Ar bass hag ar c'hulier ! Heñ servijè da gass (a-)dreñw, heñ, ma 'h ee re ar c'harr, ar c'harr re (a-)raog vïe lar(et) d'ar marc'h : « Ale ri ! » Hag ba i brid jech anaoñ war i hinou da gass ar c'harr (a-)dreñw** : La sellette et l'avaloir ! Il servait à amener vers l'arrière, il, si la charrette allait trop, la charrette allait trop en avant on disait au cheval : « Ale en arrière ! » Et par la bride on tirait sur sa gueule pour amener la charrette en arrière *(Kleden)*

**BRID-MOUCH** [brid'muʃ] : [***brid-mouch*** 1931] n.m. ; Bride à œillères

**Ar brid-mouch oa 'è** : Il y avait aussi les œillères *(Laz)* ; **Ah ! An dra-he zo ur brid-mouch !** : Ah ! C'est une bride à œillères ! *(Skrigneg)* ; **Lod da ur brid-mouch ha lod-all da ket, an dra-he zepand deus an aneval ha deus mod oa ar brid** : Certains avaient une bride à œillères et certains autres n'en avaient pas, ça dépend de l'animal et de comment la bride était *(Skrigneg)* ; **Ar brid a'h a d'an nec'h 'ta ! Ha neuhe an hou(a)rn 'h a ba e ginou da zigentañ-toud hag ar brid go(ude)-se neuhe ! Ha go(ude)-se (e)ma ar brid-mouch war an dow du** : La bride va en haut tiens ! Et alors au tout départ le fer va dans sa gueule et alors ensuite la bride ! Et ensuite la bride à œillères est des deux côtés *(Speied)*

**BRIGOÑCHENN** [bri'gɔ̃ʃən] : [coll. ***brigoñs*** 1992] sing. ; Moindre petit brin (de quelque chose) / Bribe

**Oa ket ur vrigoñchenn loustoni ba'h an douar** : La terre ne contenait pas le moindre brin de saleté *(Laz)*

**BRIK** [brik] : [***bricq*** 1633] coll. ; Briques / Aggloméré / Parpaings

**Me bose brik hag un tamm a doud !** : Je posais des briques et un peu de tout ! *(Skrigneg)* ; **Ahe oa barrennou-houarn vise da 'h ampech ar brik da goueo barzh 'è** : Il y avait là des barres de fer pour empêcher les briques de tomber à l'intérieur *(Ponvel)* ; **Me ma gwraet un hangar da zigentañ ha goud(e)-se ma sa(v)et brik, sa(ve)t pevar mur, kloasonet ha-toud ha prenestou** : J'avais fait un hangar au départ et ensuite j'avais construit des parpaings, construit quatre murs, cloisonnés et tout et des fenêtres *(Skrigneg)*

**BRIKED** ['brikəd-t] : [***briked*** 1992] n.m. (pl. **brikejou** [bri'ke:ʒu]) ; Briquet

✗ *syn.* : ***direnn*** ; & *cf.* : ***alumetes***

**Ha d'ar mar(e)-s(e) oa ket brikejou, (e)vid ho(be)r tan vis(e) ur min-tan ga un direnn** : Et à cette époque-là il n'y avait pas de briquets, pour faire du feu c'était une pierre à feu et un fusil à aiguiser *(Kleden)*

**BRIKOL** [brikol] : [***brikol(ou)*** 1732] n.m. (pl. **-ou** [bri'kolu]) ; Bricole du harnais / & pl. Bricoles

✗ *syn.* : ***chô, marc'h, kaseg, keseg, sternachou***

**Lod-all lake ur brikol dê 'lec'h lakomp un dorchenn** : D'autres mettaient une bricole alors que nous mettons un coussin *(Skrigneg)* ; **Ur brikol zo ur varrenn-lèr ha vé stag chadennou deusountoñ** : Une bricole est une barre en cuir, et on y attache des chaînes *(Skrigneg)* ; **Set' komañset da labour(a)d ma-hun d'o(be)r tammou brikolou** : J'avais donc commencé à travailler seul pour faire quelques bricoles *(Lokarn)*

**BRIKOLAÑ** [bri'ko:l(ə)] : vb. ; Bricoler

✗ *syn.* : ***talfassiñ, trikamardañ***

**Bah ree ket kin 'hat ! Pegur oa red dèi 'n-om okup deuh ma dad, un tamm bihen vrikole tammou wechou** : Ben elle ne faisait plus tiens ! Puisque il lui fallait s'occuper de mon père, parfois elle bricolait un petit peu *(Lokarn)*

**BRILABRAILH / BRILABRAILHED** [brilə'braʎ(əd-t)] : [***brinbal*** 1659] ad. ; En vrac / En désordre (et fig.)

✗ *syn.* : ***a-drak, a-dreus, mell-divell*** ; & *cf.* : ***sklabe***

**E stal zo brilabrailh** : Son étale est en désordre *(Plouïe)* ; **Un dèn brilabrailhed** : Un homme désordonné dans sa tête, ses mœurs *(An Uhelgoat)*

**BRILHANT** ['briʎən] : [***brillant*** 1752] ad. ; Brillant (-e)

✗ *cf.* : ***braw***

**Me oar lar faot arc'hant un tamm mat 'benn da lak un' yowank da gomañs bremañ, n'é ket brilhant heñ !** : Moi je sais qu'il faut pas mal d'argent pour qu'un jeune commence de nos jours, ce n'est pas brillant hein ! *(Lannedern)* ; **Memes ga laezh é daw dèoñ be peus-solud, pugur 'benn (ar)c'hoazh, n'é ket daw dèoñ be**

**'ho(r)tos la 'o brilhant ar sitüassïon** : Même avec du lait il faut qu'il soit relativement solide, puisque demain, il ne faut pas qu'il s'attende à ce que la situation soit brillante *(Lannedern)*

**BRIÑSENN** ['brĩsən] : [***brincenë*** 1732] n.f. (pl. **briñsou** ['brĩsu]) ; Brindille

✗ *syn.* : ***koat-briñsou***

**BRÏOCHEN** [bri'jɔʃən] : n.m. ; Brioche

✗ *syn.* : ***kwign, pales***

**Med dé dorriñ hon naon ha' brenemp ha vis(e) boutikou deus ar re-s(e)… Ur brïochen vis(e) prenet** : Mais pour casser notre faim, nous en achetions, il y avait des boutiques de celles-là… On achetait une brioche *(Kergloff)*

**BRISILHAÑ** [bri'ziʎə] : [***brisilhañ*** 1992] vb. ; Brésiller / Pulvériser

✗ *cf.* : ***brêioted***

**Ar votes neve oa brisilhet** : Le sabot neuf était brésillé *(An Uhelgoat)*

**BRIZH** [briːz-s] : [***briz*** 1499] ad. ; Marqueté (-e) (pour une étoffe) / Pie (vache)

✗ *cf.* : ***barrennet***

◆ Marqueté (-e) (pour une étoffe) ; **Houm(añ) oa ur saro brizh ganti** : Elle portait un sarrau marqueté *(Skrigneg)* ; **Ar re-yowank a lakee ur saro brizh neuhe** : Les jeunes mettaient alors un sarrau marqueté *(Skrigneg)* ; **Laket meus ma saro brizh fenoñs, distrouilh é an dra-he da labourad ! Plass lakad un' sklêr** : J'ai mis mon sarrau marqueté aujourd'hui, ce n'est pas salissant pour travailler ! À la place de mettre un clair *(Skrigneg)*

◆ Pie (vache) ; **Mouchetenn, Penn-Dot, beb-sort anoiou oa toud, ar mignañ oa oa 'n heñi-vrizh, 'n heñi-wenn** : Mouchette, Tête-Apprivoisée, toutes sortes de noms, le plus répandu qu'il y avait, c'était la « vrizh », la blanche (vaches) *(Laz)*

**BRIZH-SOD** [bri'soːd-t] : [***briz-sod*** 1927] ad. ; Folingue

✗ *cf.* : ***sod***

**BRIZHADENN** [bri'zɑːdən] : [***brizaden*** 1910] n.f. (pl. **-ou** [briza'dɛnu]) ; Éphélide (tache de rousseur)

**Hezh so ur bern brizhadennou war i vass !** : Son visage est plein de taches de rousseur ! *(Skrigneg)* ; **Hezh so brizadennou ba i vass, ifamet é ga an dra-he** : Il a des taches de rousseur au visage, ça le défigure *(Skrigneg)*

**BRO** [broː] : [gaul. ***broggos*** ; ***bro*** 1499] n.f. (pl. **-iou** ['broju]) ; Pays / Région / & Coin (zone)

✗ *m. dér.* : ***divrôiñ*** ; *m. comp.* : ***bale-bro, baleer-bro, fouetañ-bro, gweled-bro, korn-bro*** ; *syn.* : ***korn, kornad, takad, rejïon, terouar***

**Hezh so anêt ba'r vro** : Il est connu au pays *(Kergrist)* ; **Pugur oamp er broiou powr** : Puisque nous étions dans les régions pauvres *(An Uhelgoat)* ; **Ba bro ar brezhoneg brem(añ)** : Au pays du breton maintenant *(Speied)* ; **Ya-ya-ya ! Mo(d)-se oa ar vro paotr !** : Oui-oui-oui ! Le pays était comme ça mon gars ! *(Brennilis)* ; **Pe-mod é ar goañw ba'r vro-ma(ñ) ?** : Comment est l'hiver dans ce pays ? *(Kleden)* ; **Tud deus ar vro, chom a reint ba'r vro** : Des gens du coin, ils restaient dans le coin *(Plouïe)* ; **Pugur voa ket ur vro gwal-benvidig** : Car c'était pas une contrée bien riche *(Plonee)* ; **Ur bern marc'hadourien-moc'h oa ba'r vro** : Il y avait un tas de marchands de cochons dans la région *(An Uhelgoat)* ; **Skrigneg oa bro ar gourinerien hag delc'hen a rent !** : Scrignac était le pays des lutteurs et ils continuent ! *(Skrigneg)* ; **Toud an dud oagn ket kap da ve ba'h ar broiou mad !** : Tout le monde ne pouvait pas être dans les bons coins (riches) ! *(Sant-Nigouden)* ; **Goud(e) ar bresel oa aet kalz a dud mae(s) ar vro, laret vé tud divrôet** : Après la guerre beaucoup sont partis hors du pays, on dit les émigrés *(Plourac'h)* ; **Keuñ d'o bro nagn eñvantet ar musik (e)vi(d) ar gavotenn** : Regrettant leur pays ils avaient inventé la musique pour la gavotte *(Skrigneg)* ; **Ma n'anees ket an istorik deuh ar vro, dale ket (ar) boan** : Si tu ne connais pas l'historique du pays, ça n'en vaut pas la peine *(Skrigneg)* ; **Ha deuet en-dro amañ da Menez Arrée neuhe, da vro ar viser ! Amañ é bro ar viser** : Et alors retourné ici dans les Monts d'Arrée, au pays de la misère ! Ici c'est le pays de la misère *(Brennilis)* ; **Me(d) ma, an dud, lakegn ket an aferiou d'ond en-dro, lakegn ket ur vro da veviñ** : Mais si les gens ne font pas fonctionner les affaires, ils ne font pas vivre un pays *(Lannedern)* ; **Pet(r)a rey ga'r brezhoneg ? – Ma ! Kaoseal 'vel vé gwraet ba'r vro amañ ray papred !** : Que fera-t-elle du breton ? – Eh bien ! Au moins elle parlera comme on le fait dans le coin *(Skrigneg)* ; **Ar Leonarded brene kalz a gerseg ba amañ gi-m(añ) ba'r vro** : Les Léonards achetaient beaucoup de chevaux ici au pays *(Kergloff)* ; **Amañ, ba'r vro-mañ, vije troc'het kalz goujil ga'r valz da lak dindan ar loned** : Ici, dans ce pays, on coupait beaucoup de litière à la faucille pour mettre sous les bêtes *(Berrien)* ; **Ha 'h an d(a) lar(ed) deoc'h duzhtu, Ar Fouilhez n'é ket bro ar sivi eo !** : Et je vais vous le dire de suite, La Feuillée n'est pas le pays des fraises ! *(Ar Fouilhez)* ; **Ba toud ar vro, dre ahe oa kimed heñi ar Rusquec dig-heñw oa ket bet lipet, oa ket bet devet** : Dans tout le pays, par ici il n'y avait que celui du Rusquec qui ne fut pas détruit, qui ne fut pas brûlé *(Landelo)* ; **Beb bro na hi gomz da… Ma 'h eet da Hourin ah(e), oa ket meh-mod 'vel pé 'h eeh da Skrigneg** : Chaque coin avait son mot pour… Si vous alliez là à Gourin, ce n'était pas pareil que lorsque vous alliez à Scrignac *(Kareis)* ; **Pegem(ent) a dud meus ket bet gwelet ene 'ta deus a bartoud, deus ar broiou-all ha deus partoud** : Combien de gens ne sont pas allés le voir là tiens de partout, d'autres pays et de partout *(Plouïe)* ; **An traou n'eint ket cheñchet 'nê, matreh(e) eint cheñchet tu, cheñchet bro, med 'n-im gann a ra an dud ato !** : Les choses n'ont pas changé, peut-être ont-elles changé de direction, changé de pays, mais les gens se battent toujours ! *(Pleiben)*

➢ **Ba'r broiou-all** : À l'étranger ; **Me zo bet voaiajiñ (a)boe ba an deseriou ba'r broiou-all, lem n'eus mann e-be(d)** : Je suis allée voyager depuis dans les déserts à l'étranger, où il n'y a rien du tout *(Skrigneg)* ; **Hag**

**chokola(d) vije digass(e)t dèi ga hi mab, pugur heñ oa ba'h ar broiou-all ha dre-am(añ) vije ket ka(v)et pad ar vresel, me(d) houzh a nije ha me ouïe !** : Et son fils lui rapportait du chocolat, puisqu'il était à l'étranger et on n'en trouvait pas par ici pendant la guerre, mais elle en avait et moi je savais ! *(Skrigneg)*

➢ **Karrig a dro a denn bro / Karrig a red na bad ket** : Petite charrette qui tourne tire un pays / Petite charrette qui court ne tient pas (c-à-d. On ne peut pas aller plus vite que la musique) *(Plouïe)*

➢ **Mond maes ar vro** : Partir à l'étranger ; **Da dad-kozh a ouïe, me(d) gaosee ket kalz 'è, pugur oa bet aet 'lesse, heñ oa aet ba-mae(s) ar vro du-nt 'ta !** : Ton grand-père savait (le breton), mais il ne parlait pas beaucoup non-plus, puisqu'il était parti de là, il était parti à l'étranger là-bas *(Skrigneg)*

**BROCH** [brɔʃ] : [***broch*** 1919] n.m. (pl. **-ou** ['brɔʃu]) ; Fiche (tige)

✗ *syn.* : ***fichell***

➢ **Broch-keuneud** [brɔʃ'kœ̃:nəd-t] : Tige de bois (brindille d'arbre) ; **Kemer ur broch-keuneud da denn ar gwïou-keñwni !** : Prends une brindille pour enlever les toiles d'araignées ! *(Plouïe)* ; **Ga ur broch-keuneud meus gwraet toullou ba'n douar 'vid treusplantañ ar pitrabes ru** : Munis d'une brindille j'ai fait des trous dans la terre pour repiquer les betteraves rouges *(Plouïe)*

**BROCHAÑ** ['broʃə] : [***brochein*** 1718] vb. ; Piquer

✗ *syn.* : ***flemmañ, pikañ***

**Teñset é bet, brochet un tamm** : Il a été taquiné, un peu piqué *(Laz)*

**BROCHENN** ['brɔʃən] : [***brochenn*** 1499] n.f. (pl. **brechen** ['brɛʃən] **brechou** ['brɛ̀ʃu])) ; Aiguille à tricoter / Broche

✗ *cf.* : ***nado*** ; & *cf.* : ***ber***

◆ Aiguille à tricoter ; **Ma(r)i neus kollet un' deus he brechen** : Marie a perdu une de ses aiguilles à tricoter *(Poullaouen)* ; **Goud(e)-se oa deut ar vresel ha vij(e) ket ka(v)et na brechen, na da ziskiñ da 'rïad na mann e-be(d)** : Ensuite ce fut la guerre et on ne trouvait ni aiguilles à tricoter, ni pour apprendre à coudre ni rien du tout *(Skrigneg)*

**BROC'H** [brɔ̀:h] : [gaul. ***broccos*** ; ***broch*** 1499] n.m. (pl. **-ed** ['brɔ̀:həd-t]) ; Blaireau (animal)

✗ *syn.* : ***lous***

**Ah yè ! Broc'hed zo, 'vi(d) ar wech toud zo bet tapet !** : Ah oui ! Il y a des blaireaux, on en a attrapés depuis toujours ! *(Laz)*

**BRODEREZH** [bro'dɛ:r(ə)z-s] : [***broudérez*** 1732] n.m. ; Broderie (travail)

**Me zo bet é teskiñ ar broderezh ga Pascal Jaouen ba Karais ha meus gwraet ur c'holier tull brodet pé oan ba'r skoul gantoñ !** : J'ai été apprendre la broderie de Pascal Jaouen à Carhaix et j'ai fait un col de tulle brodé lorsque j'étais dans son école ! *(Plonee)*

**BRODIÑ** ['bro:di] : [***brouda*** 1732] vb. ; Broder

**He c'holier brodet gwraet ga'r c'hroched** : Son col brodé fait au crochet *(Kolloreg)* ; **Ha gis-se lennen ha' vroden ha' un tamm a doud !** : Et comme ça je lisais et je brodais et un peu de tout ! *(Kallag)* ; **Ha ma (e)n-om laket da vrodiñ ha da wrïad ha d'ob(e)r traou gis-se** : Et je me mis à broder et à coudre et à faire des choses comme ça *(Kallag)* ; **Ga'r rokedenn, wechou brodet ahe, ar rokedenn meñchou bras ah(e), braw ah(e), an dra-h(e) oa braw hañ !** : Avec un gilet, parfois brodé là, le beau gilet à grandes manches là, c'était beau hein ! *(Kolloreg)*

➢ **Brodiñ ga e dreid** : Broder ses pas (danse) ; **Barzh ar C'host-er-c'hoat a vrodign ga o zreid** : Dans le Kost-er-c'hoat (danse) ils brodent leurs pas *(Plourac'h)*

**BROEN / BROUIN / BROIN / BRON / BRÊN** ['brɔ̃:ən] ['bru:in] [brɛn] [brɔ̃:n] : [vx. br. ***broin*** ; ***broennenn*** 1499 ; ***broüen*** 1633] coll. ; Jonc

✗ *m. comp.* : ***foenn-bron***

**Bron vé lakeet** : On met du jonc *(Laz)* ; **An dra-s(e) dorpilhè ar brên ba'r prajeier** : Ça torpillait le jonc dans les prés *(Kleden)* ; **Ba'n takadou fall deus ar prad, alïes vije bron !** : Dans les mauvaises zones du pré, souvent il y avait du jonc *(Plouïe)* ; **Ba fin 'n hañw wechou tàè tammou brên barzh-enne** : Et parfois à la fin de l'été du jonc y poussait *(Kareis)* ; **Ah ya ! Ar pezh oa sterd da vired é ar prajeier d'ar mar(e)-se a oa ar bron** : Ah oui ! Ce qui était difficile à empêcher de pousser dans les prés à cette époque c'était le jonc *(Plouïe)* ; **Cherriñ fleur, o c'hoari gan brên, 'h o(be)r beb-sort gan ibilien-koat ha-traou** : Ramasser des fleurs, s'amuser avec du jonc, faire plein de choses avec des chevilles de bois et autres *(Sant-Nigouden)* ; **(E)vid lar dec'h ar wirione oa ket aes ampech ar bron da ziwan(añ) ba lod deus ar prajeier hañ !** : Pour te dire la vérité il n'était pas facile d'empêcher le jonc de pousser dans certains prés hein ! *(Plouïe)* ; **Me meus troc'het traou ga ma valc'h, ar brên ha hesk ha bep sort, troc'hañ gleñch matre'n, ouïon ket...** : J'en ai coupé des choses avec ma faux, le jonc, la laîche et toutes sortes, couper du limon blanc peut-être, je ne sais pas... *(Ponvel)* ; **Am(añ) oa ket keme(nt)-se hant-hes(k), ba'r prazeier ah(e) oa un toufad, an dra-h(e) zo un tammig gis bron 'è** : Il n'y avait pas tant que ça de laîche, dans les prairies là il y avait une touffe, c'est aussi un petit peu comme du jonc *(Laz)* ; **Ah ! Pass pé vïegn troc'h(et) a-bred ar mo(d)-s(e) heñ ! Ma vis(e) troc'h(et) 'vel yeot, neu'n vïe ket brên barzh-enne** : Ah ! Pas lorsqu'ils étaient coupés tôt comme ça hein ! Si c'était coupé comme de l'herbe, alors il ne contenait pas de jonc *(Kareis)* ; **Med d'ar mar(e)-s(e) ar brên vis(e) distrujet ba'r prajeier, ar re-gozh lakè ludou, ludou-tan, hag ar brên ma vé**

**troc'het-hè beb pla, 'h ampèch (a)nê dé led(añ) 'vel ma bouss** : Mais à cette époque on supprimait le jonc dans le pré, les vieux mettaient de la cendre, de la cendre du feu, et le jonc s'il est coupé chaque année, qui l'empêchait de s'étaler comme il pousse *(Kleden)*

**BROÏÑ** ['brɔ.i] : [***breauyaff*** 1499] vb. ; Broyer

✗ *syn.* : ***brêiñ*** ; & *cf.* : ***brèviñ***

**Yè, ar hourlañchenn na un dra menneket c'hoazh : Sac'h-ar-greun, heñ vé tamm sabr ha-traou barzh 'è, ka(s)i-sur, ba'n takad-se, an dra-h(e) zo 'vi(d) broïñ ar pezh zebont** : Oui, le gosier possédait encore quelque chose : Le gésier, il contient aussi très certainement un peu de sable et autres dans cette zone-là, c'est pour broyer ce qu'elles mangent *(Laz)*

**BROKUS** ['brɔ̀kys] : [***brokuz*** 1876] ad. ; Généreux

✗ *cf.* : ***dïouered, ofrañ***

**D'an devezh-se vije brokus an dud** : Cette journée-là les gens étaient généreux *(An Uhelgoat)* ; **Dimeet é ma merc'h, ha bet dèi ur paotr brokus** : Ma fille est fiancée, et elle a un gars généreux *(An Uhelgoat)* ; **Pizh war ar brenn ha brokus war ar bleud** : Regardant sur le son et généreux sur la farine *(Kergrist)*

**BRONDU** ['brɔ̃n͵dy] : [***brondu*** 1716] ad. ; Cramoisi (-e) / Noirâtre

✗ *cf.* : ***du, dukard***

◆ Cramoisi (-e) ; **Hezh so brondu ga'r riw** : Il est cramoisi à cause du froid *(Laz)* ; **Hezh so brondu ga'r gwin** : Il est cramoisi par le vin *(Laz)*

◆ Noirâtre ; **Heñ oa ket gwenn (e)vel ar goarennou, hezh oa 'è brondu un tamm** : Il n'était pas blanc comme les tourteaux de cire, il était un peu noirâtre *(Skrigneg)* ; **Oa ket kap da goach, ken livet 'vel a oa ! An dra-he oa brondu toud paotr-kaezh !** : Elle ne pouvait pas cacher, tellement c'était coloré ! C'était tout noirâtre mon pauvre ! *(Skrigneg)*

**BRONDÜED** [brɔ̃n'dyːəd-t] : [***bronduet*** 1774] ad. ; Écchymosé (e) / Tuméfié (-e)

**Brondü(e)d, oh yè ! 'N heñi a vloñs alïes heñ ! Ma stokon ma doworn, ahe vé du 'è... Keid n'o k(et) ar penn, n'eus ket risk (e-)bed** : Tuméfié, ou oui ! Celui qui se meurtrit souvent hein ! Si je me cogne la main, là c'est noir aussi... Tant que ce n'est pas la tête, il n'y aucun risque *(Laz)*

**BRONN** [brɔ̃n] : [***bronn*** 1499] n.f. (pl. **-ou** ['brɔ̃nu]) ; Mamelle / Sein / & Bosse (sur un tranchant)

✗ *syn.* : ***bouilh, bruched*** & ***boss***

◆ Bosse (sur un tranchant) ; **Ah gast paotr ! Roiñ a res bronnou dèi, 'h i ket pell ga'n dra-he !** : Ah putain mon garçon ! Tu lui fais des bosses, tu n'iras pas loin avec ça *(Berrien)* ; **Un neub(eu)d bronnou ba'r valz ! Ah ya, med goud(e)-se pé 'h eeh dé droc'hiñ, beñ kàer pa lemm(añ) ga'r min, pff mann e-bed !** : Quelques bosses sur la faucille ! Ah oui, mais ensuite lorsqu'on allait couper, ben tu avais beau aiguiser à la pierre, pff rien du tout ! *(Kleden)* ; **Ur valc'h n'é ket sañset da gaoud bronnou, ma res bronnou dèi, neuhe droc'ho ket pell, heñ ! Neuhe skôes re galed !** : La faux n'est pas censée avoir de bosses, si tu lui fais des bosses, alors elle ne coupera pas longtemps, hein ! Tu bats alors trop fort ! *(Berrien)*

◆ Mamelle ; **Pemp bronn zo** : Il y a cinq mamelles *(Laz)* ; **Ar moc'h bihan, ar re-he nise pep hini e vronn** : Les petits cochons, ils ont chacun leur mamelle *(An Uhelgoat)* ; **Bet neus bet trizeg pi-moc'h bihen ha neus kimed dowzeg bronn** : Elle a eu treize petits cochons et elle n'a que douze mamelles *(An Uhelgoat)* ; **Ma vé ket kalz gate, teu ket laezh maes d'ar vronn sur ! Nann** : Si elles n'en ont pas beaucoup, c'est sûr que le lait ne sort pas de la mamelle ! Non *(Sant-Wazheg)* ; **Pe-seurt mod a ra an hini neus bronn e-bed neuhe 'ha da jom bew ?** : Comment fait donc celui qui n'a pas de mamelle pour rester en vie ? *(An Uhelgoat)* ; **An heñi nïe ar vronn diveo, enni vïe neubeutoc'h a laezh ha renke delc'hen (a)nèi** : Celui qui avait la dernière mamelle, dans celle-ci il y avait moins de lait et il devait la tenir *(An Uhelgoat)* ; **An heñi a dape ar vronn a-raog, houzh vise an heñi gwellañ (a)taw, hezh zelc'he houzh da bek(ed) ar fin** : Celui qui attrape la mamelle de devant c'était toujours la meilleure, il la tenait jusqu'à la fin *(An Uhelgoat)*

◆ Sein ; **Maget deus ar memes bronn** : Nourris au même sein *(Poullaouen)*

➢ **Beg ar vronn** : Le téton ; **Hag ouzhpenn ziwan an toc'hod, ar pennou deusoute da ve glas beked beg ar vronn deuhoute** : Et en plus les épis sortent, leurs têtes devenant vertes jusqu'à leur téton *(Plouïe)*

➢ **Roiñ bronn** : Donner le sein ; **Roiñ bronn d'he bugel** : Donner le sein à son enfant *(Laz)*

➢ **Roiñ bronn d'ar bal** : Paresser (lors d'un travail, s'appuyer sur le manche d'un outil, m-à-m. donner le sein à la pelle) ; **Ar c'hantonierien vije alïessoc'h en o saw 'vid pleget, sete ha reiñ bronn hag a vije ar bal gate tost d'o estomog ahe his-se, 'n o saw... Se zo kaos vije laret : « Gwel(e)t a meus ar c'hantonier reiñ bronn d'ar bal ! »** : Les cantonniers étaient plus souvent redressés que pliés, donc donner le sein et ils tenaient leur pelle près de leur estomac là comme ça, redressés... C'est pourquoi on disait : « J'ai vu le cantonnier donner le sein à la pelle ! » *(Skrigneg)*

**BRONNED** ['brɔ̃nəd-t] : [***bronnecq*** 1732] ad. ; Mamelu (-e)

✗ *syn.* : ***brucheded***

➢ **Bronned-mad** : Aux gros mamelons ; **Matre'n a-walc'h, ur plac'h bronned-mad** : Peut-être bien, une femme aux gros mamelons *(Kergloff)*

**BRONNEDOU** [brɔ̃'ne:du] : n.pl. ; Lolos / Miches / Pare-Chocs / Roberts

✗ *cf.* : ***brucheded***

**Bronnedou, hou(zh) oa 'leizh he justenn, reud !** : Des roberts, elle en avait plein son corsage, bien plein ! *(Laz)*

**BROÑS** ['brɔ̃s] : [***bronç*** 1699] coll. (sing. **-enn** ['brɔ̃sən]) ; Bourgeons

**Ah ! Ar bla-se oa gwraet teir gwrac'hell ha vije laket voenn ha amañ oa ket hesk, med neu'n vije troc'het broñs ba bord an hent** : Ah ! Cette année-là on faisait trois meules et on mettait du foin, ici il n'y avait pas de laîche, mais on coupait alors des bourgeons au bord du chemin *(Pluskelleg)*

**BROUD** [bru:d-t] : [***brout*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['bru:du]) ; Semence (petit clou à large tête)

✗ *syn.* : ***tach***

**Ha go(ude)-se wechou neuhe pé vïe ket aes dê, vïe lakeet un orjelenn en-dro d'ar votes da zarc'hen 'nê feurm petram vïe troc'het ur voues(t)-koñserv ha ga'r broudou neuhe vé lak(et) an dra-he en-dro d'ar votes !** : Et parfois alors ensuite lorsque ce n'était pas facile pour eux, on mettait un fil de fer autours du sabot pour les tenir fermement ou-bien on coupait une boîte de conserve et alors on met ça avec les semences autours du sabot ! *(Kolloreg)*

**BROUILH** [bruʎ] : [***brouil*** 1700] n.f. (pl. **-ou** ['bruʎu]) ; Confusion

- **Ober brouilhou** : Créer des confusions ; **Ha 'h o(be)r vromou, brouilhou ha chakailhou war-lerc'h** : Et causer de l'effroi, des confusions et des heurts ensuite *(Laz)*

**BROUSKOAT** ['bruskwad-t] : [***broscoat*** 1659] n.m. (pl. **brouskoajou** [brus'kwa:ʒu]) ; Hallier

✗ *cf.* : ***broust, koat***

**Dirampañ reemp ar brouskoat** : Nous dévalions le hallier *(Poullaouen)* ; **Dastum deliou ba'r brouskoajou (e)vid o(be)r goujil da lakad dindan ar loned** : Ramasser des feuilles dans les halliers pour faire de la litière pour mettre sous les bêtes *(An Uhelgoat)*

**BROUST** ['brust] : [***broust*** 1939] ad. ; Qui n'est pas difficile sur la nourriture

✗ *syn.* : ***dirastol*** ; & *cf.* : ***beg-difissil, beg-figus, beg-milzin***

**Hezh so un dèn broust, un tamm dihouilheg ha' zeb toud** : Il n'est pas difficile sur la nourriture, un petit goinfre qui mange tout *(Laz)*

**BROUST / BROUSS / BROSS** [brus(t)] [brɔs] : [***broust*** 1732] n.m. (pl. **-ou** ['brus(t)u]) ; Brosse / & Brousse / Petite forêt

✗ *syn. (brousse / petite forêt)* : ***koat***

◆ Brosse ; **Ur bross** : Une brosse *(Skrigneg)* ; **Ha frotañ 'nê ga'r bross ur wech an amzer, da luc'hiñ !** : Et les frotter de temps en temps à la brosse, pour qu'ils reluisent ! *(Skrigneg)* ; **Sete vise tap ar skrivell gantoñ hag ar brouss ha vïe gwraet an dra-he (a-)gil-dorn neuhe** : Il prenait donc l'étrille et la brosse et il le faisait alors ça à rebrousse poil *(Sant-Wazheg)* ; **Ha neuhe an dibr-owr hag ar brouss hag ar skrivell ha neuhe ar brid hag ar vaionetes, toud voa preparet** : Et alors la selle en or, la brosse, l'étrille et donc la bride et la baïonnette, tout était préparé *(Plonee)* ; **Ha vije düet ma boutou-koat diñ ga duadur deus dan ar pou-fèr deuh an noñs ! Ga ur bross, vije tap(et) ur bann'h-dour ha frotet ar bross deus da rewr ar pou-fèr da züiñ ma boutou diñ d'ond d'ar skol hag ar mo(d)-se oa ket emm siraj** : Et on me noircissait les sabots avec la noircissure de sous la marmite le soir ! Munis d'une brosse, on prenait un peu d'eau et on frottait la brosse au cul de la marmite pour noircir mes sabots pour que j'aille à l'école, ainsi il n'y avait pas besoin de cirage *(Skrigneg)*

◆ Petite forêt ; **Ur broust** : Une petite forêt *(Skrigneg)* ; **Me chet ma re ba'h ar broust ahe his-se ha lakeon ket 'nê ba ma c'hompost** : Moi je jette les miennes dans la petite forêt là comme ça, je ne les mets pas dans mon compost *(Skrigneg)* ; **Ya, ar re-m(añ) neus bet disket brezhoneg, ar re-m(añ) oa deus kreis ar broust** : Oui, ils ont appris le breton, ils étaient de la cambrousse *(Skrigneg)*

**BROUSTAD / BROUSSAD** ['brustəd-t] ['brusəd-t] : [***brousta*** 1659] vb. ; Brosser

**Pigur vïe daw broussad ar loned raog 'h eegn maes beb mitin** : Puisqu'il fallait brosser les bêtes avant qu'elles ne sortent chaque matin *(Sant-Wazheg)* ; **Gwechall an dud 'h ee tost d'ar loned en-ur horo 'nê ha neu'n 'n-ur vroussad 'nê** : Autrefois les gens allaient près des bêtes en les trayant et alors en les brossant *(Sant-Wazheg)* ; **Med ma vïent ket bet brousset ar re-se sertenamant ha oaint ket braw mod e-bed da weled 'nê ahe** : Mais si elles n'avaient pas été brossées elles n'étaient certainement pas belles à voir d'une aucune manière là *(Sant-Wazheg)*

**BROZH** ['bro:z] : [vx. br. ***broth*** ; ***broz*** 1499] n.f. (pl. **brochou** ['broʃu]) ; Jupe

✗ *cf.* : ***sae, saro***

**Un abid neve, ur vrozh pe un dra bennaket** : Un nouvel habit, une jupe ou quelque chose comme ça *(Berrien)* ; **In kernevodes ga hi c'hoef ha-toud ! Ar vrozh hir hag ar jemejetenn ha neuhe ar boned du** : En kernevodes avec sa coiffe et tout ! La longue robe, le gilet et alors le bonnet noir *(Skrigneg)* ; **An taveñch(er) vïe lakeet war-gorr(e) ar vrozh ha go(ude)-se neuhe vis(e) lakeet ar rokedenn** : On mettait le tablier par-dessus la jupe et alors ensuite on mettait le gilet traditionnel *(Kolloreg)* ; **Ma ket gall(et) krog ba brozh an otro-person ha lar daoñ oa ket daw mond ene, aet oa barzh !** : Je n'avais pas pu crocher dans la jupe du recteur et lui dire qu'il ne fallait pas aller là, il entra ! *(An Uhelgoat)*

➢ **Useres-brochou** [y'ze.rəz'broʃu] (pl. **userésed-brochou** [yze're.zəd'broʃu]) : Femme qui travaille assise (qui use ses jupes) ; **Houzh so un useres-brochou** : C'est une femme qui travaille assise *(Plouïe)*

**BRUCHED** ['bryʃ(əd-t)] : [***bruchet*** 1633] n.f. (pl. **-ou** [bry'ʃe:du]) ; Poitrine (femme / homme) / Poitrail

✗ *syn.* : ***peultrin***

◆ Poitrail ; **Ar chô cheche ga e vruched** : La monture tirait avec son poitrail *(Skrigneg)* ; **Un trêtou vij(e) ha' vije laket, staget vije ga ur gordenn deuh o bruched da 'h ampech 'naoñ da goueo** : Il y avait des traits d'attelage qu'on mettait, qu'on attachait avec une corde à leur poitrail pour l'empêcher de tomber *(Skrigneg)*

◆ Poitrine ; **An estomog ha gou(de)-se ar bruch'** : L'estomac et ensuite la poitrine *(Laz)* ; **Plastr-linad vije lakeet war da vruched ahe** : On te mettait un emplâtre d'ortie là sur la poitrine *(Skrigneg)* ; **Beñ pasket vije dê pé oa ket laezh kin ba bruched ar vamm** : Ben on leur prémâchait la nourriture lorsque la mère n'avait plus de lait *(Skrigneg)* ; **Ma'hat an aezhenn deusounte ree vad ma'hat d'i pruched** : Leur émanation (fleurs) faisait probablement du bien à ta poitrine *(Skrigneg)*

➢ **C'hoarzhin ba e vruched** : Pouffer discrètement de rire / Rire sous cape (m.-à-m. Rire dans sa poitrine) ; **Mamp gwel(et) 'nèi 'tond ba'h an oto-karr, oamp komañs(et) toud da c'hoarzhin ba hom bruched** : Nous l'avons vu venir dans l'autocar, nous avons tous commencé à pouffer de rire *(Skrigneg)*

➢ **Godell-bruched** : Poche de poitrine ; **Ba e hodell, ba e hodell-bruched** : Dans sa poche, dans sa poche de poitrine *(An Uhelgoat)*

**BRUCHEDAD** [bry'ʃe:dəd-t] : [***bruchédad*** 1821] n.f. (pl. **-ou** [bryʃe'dɑ:du]) ; Poitrine (pleine de...)

➢ **Taped ur vruchedad** : Prendre une biture ; **Tapet neus ur vruchedad !** : Il a pris une biture *(Skrigneg)*

➢ **Ur vruchedad-boesson gantoñ** : Plein comme une barrique ; **Ur vruchedad-boesson zo gantoñ** : Il est plein comme une barrique *(Skrigneg)*

**BRUCHEDED** [bry'ʃe:dəd-t] : [cf. p.p. adj. ***bruchet*** 1927] adj. ; À forte poitrine

✗ *syn.* : ***bronned*** ; & *cf.* : ***bronnedou***

**Bruchede(d)-mad é houmañ** : Elle a une forte poitrine *(Berrien)* ; **Brucheded-mad é houzh** : Elle a une forte poitrine *(Kergloff)*

**BRUD** [bry:d-t] : [***bruit*** 1576 ; ***brut*** 1623] n.f. ; Réputation / Rumeur / Splendeur (fig.)

✗ *syn.* : *(réputation)* ***reputassïon,*** *(rumeur)* ***kaos*** ; & *cf.* : ***publissite***

**Ar plac'h-se neus ur vrud vad** : Cette femme-là a une bonne réputation *(Plouïe)* ; **Ar mod-se 'h a ar vrud** : C'est comme ça que la réputation se crée *(Plourac'h)* ; **Ba'n toull-se oa ar vrud lar vije ur wrac'h kozh 'h o(be)r krampouzh barzh ur girin** : Dans ce trou-là une vieille sorcière avait la réputation de faire des crêpes dans une terrine *(An Uhelgoat)* ; **Kar ar c'hantonierien gwich-all, houzoh walc'h, na brud hag oagn ket ru war ar labour !** : Car autrefois les cantonniers, vous savez bien, avaient la réputation de ne pas être acharnés au travail ! *(Skrigneg)*

➢ **Ar vrud vad a jom ba toull-an-nor / Ar vrud fall a'h a dreist ar mor** : La bonne réputation reste au pas de la porte / La mauvaise réputation va par-delà la mer *(Plouïe)*

➢ **Be ba e vrud (vad)** : Être dans la fleur de l'âge / Être (dans sa grandeur / à son apogée) ; **Ba e vrud vad** : À son apogée / Dans la fleur de l'âge *(Plouïe)* ; **Houzh zo ba he brud** : Elle est dans la fleur de l'âge *(Plouïe)* ; **(E)ma ket kin ba'r mare daoñ da ve ba'n e vrud** : Il n'est plus à l'époque de son apogée *(Plouïe)*

➢ **Tap ar vrud** : Acquérir la réputation ; **Ha sete tàe an dud deus tro-àr-dro da weled anèi ahe pegur na bet tap ar vrud la ouïe 'h o(be)r** : Et donc les gens venaient des alentours pour la voir là puisqu'elle acquit la réputation qu'elle savait faire *(Sant-Wazheg)*

➢ **Taped brud vad** : Acquérir une bonne réputation ; **Brud vad na tapet** : Il avait acquis une bonne réputation *(Berrien)*

**BRUDED** ['bry:d(əd-t)] : [***brudet*** 1902] ad. ; Réputé (-e)

**Bruded oaint 'e da vé bombocherien** : Ils étaient aussi réputés être des fêtards *(An Uhelgoat)* ; **Ha mamm voa brud(ed) da ve kourajus c'hoazh** : Et de plus mère était réputée pour être courageuse *(Sant-Wazheg)*

**BRUG** [bry:g-k] ['bryk] : [gaul. ***uroica*** ; ***brucq*** 1633] n.m. ; Bruyère

✗ *cf.* : ***gousil, lann***

**Gousil é ar brug** : La litière c'est de la bruyère *(Karnod)* ; **Na ket gallet mond da drec'hiñ ar brug** : Il n'avait pu aller couper la bruyère *(Skrigneg)* ; **'H an da gemer ma boc'h da ziboulañ brug dit** : Je vais prendre mon hoyau pour t'évacuer la bruyère *(Poullaouen)* ; **Ar brug-se zo aes da ziboulañ war ur ros sonn ga'r boc'h** : Cette bruyère est facile à évacuer sur un coteau abrupt muni d'un hoyau *(Poullaouen)* ; **Da zond amañ da viseriñ mesk ar brug hag ar lann** : À venir ici misérer parmi la bruyère et l'ajonc *(An Uhelgoat)* ; **Sete teue da drec'hiñ brug hag an dra-he oa ur gwal vicher toud trec'hiñ ar brug ba'h ar mene hag an dra-he vije red beañ lemm !** : Il venait donc couper de la bruyère et ça c'était un sacré boulot de couper la bruyère à la montagne, il fallait être vif ! *(Skrigneg)* ; **Me oa 'chom ba Uhelgoat ha ene oa kalz goujil, brug ha teuent da droc'hiñ an dra-he da lak(ad) (d)indan o saout !** : J'habitais à Uhelgoat et là il y avait beaucoup de litière, de la bruyère et ils venaient couper ça pour mettre sous leurs vaches ! *(Plouïe)* ; **Mijemp okasïon d'ond alïes, pudur ma zad a vournisse brug da dud bord an mor hag a'h ee ga e drakteur da gass brug dê ha war e gis a teue sabrenn gantoñ, mêrl gantoñ goude da lakad war an douar** : Nous avions souvent l'occasion d'aller, puisque mon père fournissait de la

bruyère aux gens du bord de mer et il allait en tracteur leur apporter de la bruyère et revenait avec du sable, du maërl après pour mettre sur la terre *(Skrigneg)*

➢ **Douar brug** : Terre en friche *(Ar Fouillez)*

**BRUJUN** ['bry:ʒyn] : [sing. ***brusunen*** 1709] coll. (sing. **-enn** [bry'ʒy:nən]) ; Miettes

**Da zigentañ ma lemes 'naoñ maes so moien dit da drec'hiñ 'naoñ ha maleürusañ 'naoñ un tamm gad ar fourchetes d'o(be)r brujun** : Au tout départ si tu l'extrais tu as la possibilité de le couper et de le disloquer un peu avec la fourchette pour faire des miettes *(Skrigneg)*

**BRUJUNACHOU** [bryʒy'naʃu] : [***bruzunachou*** 1800] n.pl. ; (des) Débris d'émondes (débris de branchettes sans grande valeur)

✗ *cf.* : ***diharzhadur, diskourriñ, divrankañ***

**Lesk ar brujunachou amañ** : Laisse les débris de branchettes ici *(Plouïe)*

**BRUKAÑ** ['brykə] : [***bruka*** 1927] vb. ; Se gâter (végétaux)

✗ *cf.* : ***breinañ***

**Aet ar c'hoat da vrukañ** : Le bois s'est gâté *(Berrien)*

**BRUMENN** ['brymən] : [***brumen*** 1723] n.f. (pl. **-ou** [bry'mɛnu]) ; Brume

✗ *syn.* : ***morenn*** ; & *cf.* : ***morenn-hlas***

**Pe-sort brumenn a zeb an harno ? Ar vorenn-hlas** : Quelle brume dissipe l'orage ? La brume de chaleur *(Plouïe)* ; **Ha ma 'h ee ar vrumenn d'(a)n nec'h, oh ya ! Med 'barzh (v)o deut an noñs, 'benn-neu'n goueo-hi wa(r) 'n douar, med ga glaw !** : Et si la brume montait, oh oui ! Mais avant que la nuit n'arrive, pour-lors elle tombera sur le sol, mais accompagnée de pluie ! *(Kleden)* ; **Deus ar mitin, ar re-gozh, ma 'h ee ar vrumenn 'benn vis(e) e(rr)o avañs(ed) an deiezh un tamm bihen, oa sañs(e)t normalamant dé goueo** : Le matin, les anciens, si la brume allait quand la journée était un petit peu avancée, elle était normalement censée tomber *(Kleden)*

**BRUN** [bryn] : [***brun*** 1499] ad. ; Brun (-e)

✗ *cf.* : ***brondu, du, dukard***

**Kar brun oè-hi** : Car elle était brune *(Kergrist)*

**BRUSK** [brysk] : [***brusq*** 1723] ad. ; Cassant (-e) / Impétueux (-se) / Brusquement

✗ *syn. (cassant)* : ***bresk***

◆ Cassant (-e) ; **Ar re-he a oa koat ha' oa bruskoc'h (e)vi(d) ar re-ell ha vise red dibab ar c'hoat, dern (a)nê** : C'était du bois qui était plus cassant que les autres et il fallait sélectionner le bois, certains d'entre eux *(Duod)*

◆ Impétueux (-se) ; **Hemañ zo un dèn brusk** : C'est une personne impétueuse *(Plouïe)*

➢ **Mond brusk** : Agir brusquement ; **Ha pass mond brusk 'è, ma flas(tr) un', ar *venin* goud(e)-se, ar re-h(e) sant mad toud, ar re-h(e) teuo toud war ho korr(e) !** : Et ne pas agir brusquement non-plus, si une est écrasée, ensuite le venin, elles sentent tout bien, elles viendront toutes sur vous *(Laz)*

**BUAN** ['by:ən] : [vx. br. (pl.) ***buenion*** ; ***buan*** 1499] ad. ; Rapide (-ment) / Prompt (-ement) / Vite

✗ *syn.* : ***founnus, prim***

**Diminüiñ a rênt buan a-walc'h** : Ils diminuent assez rapidement *(Skrigneg)* ; **Mond a remp papred war-raog, pass re vuan** : Nous continuions d'avancer, pas trop rapidement *(Plouïe)* ; **Med eñ na disket buan, sete oa krog d'hond d'o(be)r an eureujou** : Mais il avait vite appris, il commençait donc à faire les noces *(Skrigneg)* ; **Hemañ na bet gwraet an dra-he, na passeet anaoñ dre ar prenest, buan ar mod-se, da zigentañ kara !** : Il avait fait ça, il était passé par la fenêtre, rapidement comme ça, au tout départ n'est-ce pas ! *(Skrigneg)* ; **An heñi a vise douss ha trankil ha amzer daoñ, pass buan ma keres, vïe gwraet « un dèn pouer » deusoutoñ** : Celui qui était doux et tranquille, qui prenait son temps, pas rapide si tu préfères, on disait de lui que c'était un mou *(Plouïe)* ; **Hag ar jistr a gouee barzh, n'eer ket re vuan, houzoh walc'h, rôet vije amzer daoñ blamed daoñ da veañ sklêr !** : Et le cidre tombait dedans, on n'allait pas trop vite, vous savez bien, on lui donnait du temps afin qu'il soit clair ! *(Skrigneg)*

➢ **Hastañ buan + *vb.*** : S'empresser de + *vb.* ; **Ha pé vijent punisset beñ vije daw dê hastañ buan dond d'ar yêr** : Et quand ils étaient punis ben il leur fallait se hâter bien vite d'aller à la maison *(Skrigneg)* ; **Ni meump hastet buan lonk ar brezhoneg ha toud an traou (a)blam da ve (e)velt ar re-all** : Nous nous sommes dépêchés d'oublier le breton et tout afin d'être comme les autres *(Skrigneg)*

**BUCH** [byʃ] : ad. ; Buté (-e)

✗ *cf.* : ***penn-koat***

**Ha me oa yowank pé 'h ein da droiñ-dou(a)r ha ar saout oa buch heñ ! Me lar dec'h oa ket braw dec'h cheñch penn d'an alar ga're-h(e) !** : Et moi, lorsque j'allais labourer, les vaches étaient butées hein ! Je peux vous dire que ce n'était pas la joie de changer de sens à l'araire avec celles-là ! *(Brennilis)*

**BUCHER** ['byʃər] : [***bucher*** 1992] n.m. (pl. **-ien** [by'ʃɛrjən]) ; Bûcheron

**Hemañ na un ekip bucherien** : Il avait une équipe de bûcherons *(An Uhelgoat)* ; **Ar vucherien vije 'h o(be)r kordennou** : Les bûcherons faisaient des cordes *(An Uhelgoat)* ; **Ya neuhe é i vreur epess teu (a)ssames ganin d'o(be)r, (ne)me(d)-sep(e)d é bucher 'è, 'bow(e) pell-zo 'è** : Oui et alors son frère vient exprès avec moi pour faire, sauf qu'il est aussi bûcheron, également depuis longtemps *(An Uhelgoat)*

**BUFED** ['byfəd-t] : [***buffet*** 1632] n.m. (pl. **bufejou** [by'feːʒu]) ; Buffet

**Stalaf ar bufed** : Le battant du buffet *(Poullaouen)* ; **Ba hi vlass dindan ar bufed** : À sa place sous le buffet *(Skrigneg)* ; **War e garabossou dindan ar bufed** : À genoux sous le buffet *(Skrigneg)* ; **Pe-lec'h (e)ma an hor'n ? – Ba'h ar bufed d'an nec'h, an tu-dïou** : Où est le sel ? – Dans le buffet en haut à droite *(Skrigneg)*

**BUGAD** ['by.gəd-t] : [***bugât*** 1723] n.m. (pl. **bugachou** [by'gaʃu]) ; Buée (lessive)

✗ *syn.* : ***lijou, koue*** ; & *cf.* : ***gwelien***

**Bugad a ree-parti !** : Ça contenait de la buée ! *(Kolloreg)*

➢ **Dour-bugachou** [duːrby'gaʃu] : Eau de lessive *(Lannedern)*

**BUGALEAJ / BUGWALEAJ** [byga'leəʃ] [bygwa'leəʃ] : [***bugaleaich*** 1732] n.m. ; Enfance

✗ *cf.* : ***yowankis***

**Houzh zo aet bugwaleaj, hounn(ezh) neus kollet he skïant** : Elle est retournée en enfance, elle a perdu ses facultés *(Plouïe)*

**BUGEL / BUGUL / BUGWAL** ['byːgəl] ['byːgyl] [bu'gwal] : [***bugel*** 1499 ; ***bugul*** 1744] n.m. (pl. **bug(w)ale** [by'g(w)al(e)] / **big(w)ale** [bi'g(w)al(e)]) ; Enfant / (surt. **bugul** : Paturon)

✗ *m. comp.* : ***sac'h-ar-bugel***

◆ Enfant ; **Ur bugel youst** : Un enfant fragile *(Kergrist)* ; **Ur bugel divag** : Un enfant mal nourri *(Poullaouen)* ; **Gan(iñ) ur bugel !** : Mettre au monde un enfant ! *(Skrigneg)* ; **Ganet é ar bugel** : L'enfant est né *(Skrigneg)* ; **Ped bugel oaint ?** : Combien d'enfants étaient-ils ? *(Plouïe)* ; **Bugale divahañgn** : Des enfants valides *(Poullaouen)* ; **Gwel(e) ar bugel é, ya** : C'est le placenta de l'enfant, oui *(Skrigneg)* ; **Pêo o skoul d'ar vugal'** : Payer l'école des enfants *(Sant-Wazheg)* ; **Ar bugel-se zo kasus !** : Cet enfant est pénible ! *(Kergrist)* ; **P(ev)arzeg a vugale** : Quatorze enfants *(Berrien)* ; **Ober ur bugul dèi** : Lui faire un enfant *(Plouïe)* ; **Ar werc'hes na bet ur bugul...** : La vierge avait eu un enfant... *(Plouïe)* ; **Sec'het da'm bugel e vri** : J'ai séché le nez de mon enfant *(Ar Fouillez)* ; **Pé vé kalz vugale** : Lorsqu'il y a plein d'enfants *(Lannedern)* ; **Chomet é-hi heb bugale** : Elle est restée sans enfant *(Plouïe)* ; **Me meus bugwale da vagañ** : J'ai des enfants à nourrir *(Landelo)* ; **Me meus deg (a) vugwale vihen** : J'ai dix petits enfants *(Plouïe)* ; **Paskañ boued d'ar vugwale** : Prémâcher la nourriture des enfants *(Plouïe)* ; **Beked seizh la vênt bugale** : Jusqu'à sept ans ce sont des enfants *(Lannedern)* ; **Eh beñ bugale nije ket** : Eh ben il n'avait pas d'enfants *(Skrigneg)* ; **Hag alïes ar vugale vijent ket dê !** : Et souvent les enfants n'étaient pas d'eux ! *(Skrigneg)* ; **D'ar vugwale ha d'ar vugwale vihen** : Aux enfants et aux petits enfants *(Plonee)* ; **Pessar mod vo sa(v)et ar vugwale ?** : Comment va-t-on élever les enfants ? *(Landelo)* ; **Daw é kaoud bugwal' a-raog !** : Il faut d'abord avoir des enfants ! *(Plouïe)* ; **Pe-seurt heilhen oa ar bugel-se !** : Qu'est-ce qu'il était coquin cet enfant-là ! *(Plouïe)* ; **Ur familh ga tri bugel zo ur familh vras** : Une famille de trois enfants est une grande famille *(Brasparzh)* ; **Ar bugel-mañ zo tamalet da Jean** : Cet enfant est à blâmer à Jean *(Plouïe)* ; **An dra-he oa ar vugal', ar boupeennou** : Ça c'étaient les enfants, les poupées *(Skrigneg)* ; **Bigwale kalz ginou gate 'vabilhañ** : Des enfants ayant du bagout pour bavarder *(Poullaouen)* ; **Difennet é bremañ frêo ar vugwale ba'r skoul** : Il est maintenant défendu de frapper les enfants à l'école *(Plouïe)* ; **Ha goude-se bigwale vihen zo : dowzeg** : Et après ça des petits enfants il y en a douze *(Plouïe)* ; **Ar bugel neus gwraet ur c'housk c'hweg** : L'enfant a dormi du sommeil du juste *(Poullaouen)* ; **Kàer oa go(r)tos ha go(r)tos teue ket bigwale** : On avait beau attendre et attendre il ne venait pas d'enfant *(Sant-Hern)* ; **Ma né bugale ur wech bannaket a zisko brezhoneg dê** : S'il a des enfants un jour il leur apprendra le breton *(Berrien)* ; **An dow vugel-se (e)n-im vleuke war leurenn ar skoul** : Ces deux enfants-là se poussaient dans la cour de l'école *(Plouïe)* ; **Me(d) oa ket sañs(e)t da veañ lesket ar vugale d'o(be)r se !** : Mais on n'était pas censé laisser les enfants faire ça ! *(Skrigneg)* ; **Me ouïen ket lar na bugale ! Oa ket bet laret din** : Moi je ne savais pas qu'il avait des enfants ! On ne m'avait pas dit *(Skrigneg)* ; **Hag e-se hezh vrassee papred (e)vel toud ar vigwale** : Et donc il grandissait toujours comme tous les enfants *(Sant-Hern)* ; **Meus kime pevar bugwal ha deg (a) vugwale vihen** : Je n'ai que quatre enfants et dix petits enfants *(Plouïe)* ; **'Vel vé ar vugale c'hoa(r)i ga machinou da flist(r)iñ dour ahe** : Comme sont les enfants qui jouent avec des machines là pour asperger de l'eau *(Skrigneg)* ; **Hezh neus gouïet lak he sae-eured dèi, neus gwraet ur bugel dèi** : Il a su lui mettre sa robe de mariée, il lui a fait un enfant *(Plouïe)* ; **Kasi-toud ar vugale nise katar (e)n o venn pegur vise low gate** : Presque tous les enfants avaient des croûtes d'impétigo sur la tête puisqu'ils avaient des poux *(Plouïe)* ; **(E)n-om okup deuh he bugwal', (e)n-om okup deuh ar loned** : S'occuper de ses enfants, s'occuper des bêtes *(Berrien)* ; **Sell ma zad-ïou zo chomet ba'n ti, me(d) sa(ve)t oa i vugale** : Donc mon arrière-grand-père est resté dans la maison, mais ses enfants avaient grandi *(Skrigneg)* ; **Me meus bet kont(et) an dra-he da ma bugale ha da ma bugale-vihen** : J'ai eu raconté ça à mes enfants et à mes petits enfants *(Skrigneg)* ; **(E)vi(d) ar vugwal' oa gwelloc'h ar re-all hag oa bet ha reen ket re gwinizh-tu** : Les autres étaient meilleurs pour les enfants et il fut un temps où je ne faisais pas celles au sarrasin *(Skrigneg)* ; **An dra-he zo kaoud miser 'vid essêo sevel bugwal' ha skoulachañ 'nê !** : C'est de la misère pour essayer d'élever des enfants et les scolariser *(Plonee)* ; **'Benn-neuhe neus ka(v)et ur gwas ha neus bet ur bugel brem(añ) deusountoñ** : Pour-lors elle a trouvé un mari et elle en a eu des enfants *(Skrigneg)* ; **Med alïes vije ur vamm-gozh petram un tad-kozh ha' (e)n-im okupe deuh ar vugwale** : Mais il y avait souvent une grand-mère ou un grand-père qui s'occupaient des enfants *(Berrien)* ; **Ya, me(d) ya, me(d) nign oa bugwal' ! Vïemp ket laket ga lo(e)reier du ! Sete oagn livet gwer !** : Oui, mais oui, mais nous étions enfants ! On ne nous mettait pas de bas noirs ! Ils étaient donc teints en vert ! *(Plonee)* ; **Hag hor**

**merc'hed domp keit-ha oa ar vugale bihen, nagn ket labour(e)t kalz war-dro ar moc'h** : Et nos femmes tant que les enfants étaient petits, elles n'ont pas beaucoup travaillé autours des cochons *(Lannedern)* ; **Beñ un dra menneket neus-hè (e)vid pass kaoud bigwale petrame n'eint ket (a-)walc'h (e)vid kaoud** : Ben ils ont quelque chose pour ne pas avoir d'enfants ou-bien ils ne peuvent pas en avoir *(Sant-Hern)* ; **Ha mum oa seizh a vugale ba'r familh, ur plac'h ha c'hwec'h paotr** [pɔt]**, beb a c'hoar dimp** : Et nous étions sept enfants dans la famille, une fille et six garçons, nous avions respectivement une sœur *(Kalaner)* ; **Supos(e)t la vé aet toud e vugale, supos(e)t la vé bet un aredenn-bugale, deut é toud mé sklissenn da-heul** : Suppose que tous les enfants fussent allés, suppose qu'il y ait eu une ribambelle d'enfants, toute ma clique m'a suivi ! *(Laz)* ; **Ma zad-ïou na naw bugel ! Me(d) ar reñ-h(e) oa dimeet toud 'benn oa deut ar vamm-gozh da zelc'hen ar feurm** : Mon arrière-grand-père avait neuf enfants ! Mais ils étaient tous marié quand la grand-mère vint tenir la ferme *(Skrigneg)* ; **Me(d) vije ket 'n-on okupet deuh ar vugale mod vé gwraet bremañ, a-blassou memes vijent laket, pé vije rôe(t) o laezh dê, vijent laket ba(r)zh foñs ar press !** : Mais on ne s'occupait pas des enfants comme on le fait de nos jours, même par endroits on les mettait, lorsqu'on leur avait donné leur lait, on les mettait dans le fond de l'armoire ! *(Skrigneg)* ; **Ar vugal' vije tiwoull ar saout, houzoh walc'h ha 'n-om lake d'o(be)r beb-sort ha vije vrèg(et) un neizh-merien ahe gis-se ga ur vazh vihen hag a'h ee da zoworn barzh, med goud(e) me lar dit da zorn vije piket !** : Les enfants gardaient les vaches, vous savez bien, se mettaient à faire de toute sorte et une fourmilière était démolie là comme ça avec un petit bâton, tes mains y pénétraient, mais après je peux te dire que ta main était piquée ! *(Skrigneg)*

- ◆ Paturon ; **Ur bugul bihen vije (iv)è** : Il y avait aussi un petit paturon *(Skrigneg)*
- ➢ **Dougen ur bugel** : Porter un enfant (femme enceinte) ; **Med ur plac'h ha' zo 'tougen ur bugel, n'é ket ur plac'h libr memes-tra d'ond da haloupad war-lerc'h an droc'héres d'o(be)r tro ar park hañ !** : Mais une femme qui porte une enfant n'est quand-même pas libre d'aller courir derrière la faucheuse pour le tour du champ hein ! *(Ponvel)*
- ➢ **Kaoud ur bugel diwar marc'h (ar gou(a)rnamant / ma yontr)** : Avoir un enfant sans être marié (mot-à-mot : à partir du cheval (du gouvernement / de mon oncle)
- ➢ **Kleñvejou ar vugale** : Les maladies infantiles *(Skrigneg)*
- ➢ **N'é ket (hezh/houzh) é ar sotañ da bugwal(e) ar voèr(e)b !** : Pas folle la guêpe ! (m-à-m. Ce n'est pas (lui/elle) qui est (le/la) plus (fou/folle) des enfants de la tante ! *(Speied)*
- ➢ **Tud ar vugale** : Les parents d'élèves ; **Tud ar vugwale deus ka(v)et gwellac'h digass ar c'hlass d'ar bourk** : Les parents d'élèves ont préféré amener la classe au bourg *(Skrigneg)*

**BUHE / BUHA** ['byː(ə)] ['byːa] : [***buhez*** 1499] n.f. ; Vie

✗ *m. comp.* : ***sac'had-buhe*** ; & *cf.* : ***bevañ, bew***

**Ar vuhe zo berr** : La vie est brève *(Poullaouen)* ; **Pad hon buhe a-bezh** : Pendant notre vie entière *(Poullaouen)* ; **Mod-se oa ar vuhe** : C'était comme ça la vie *(Brennilis)* ; **Pe-sort mod oa ar vuhe** : Comment la vie était *(An Uhelgoat)* ; **Oh ! Sterd é bet ar vuhe hô !** : Oh ! La vie a été difficile ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Heñ na bet ur vuhe trubuilhus** : Il a eu une vie tumultueuse *(Plouïe)* ; **Ha herio, pe-naos (e)ma ar vuhe ganoc'h ?** : Et aujourd'hui, comment ça se passe pour vous ? *(Lannedern)* ; **An dañsou ree parti deuh ar vuhe (iv)e** : Les danses faisaient aussi partie de la vie *(Skrigneg)* ; **Me oa choñj o(be)r ur bern traou deus ma buhe !** : J'avais dans l'idée de faire un tas de choses de ma vie ! *(Skrigneg)* ; **Me zo bet 'pad ma buhe-toud labourer-douar** : J'ai été agriculteur pendant toute ma vie *(Plonee)* ; **Sell ! Buhe un dèn zo mond war-raog het-ha-hed** : Regarde ! La vie d'un homme est d'aller de l'avant tout du long *(Plourac'h)* ; **An de zihanin da zañsal, ar vuhe zo echu (e)viton !** : Le jour où j'arrêterai de danser, la vie sera finie pour moi ! *(Plourac'h)* ; **'N (dr)a-h(e) ree-parti deuh ar vuhe d'ar mar(e)-s(e)** : Ça faisait partie de la vie à cette époque-là *(Lannedern)* ; **Ar wich kentañ deuh ma buhe ha digoueet kemend-all ganiñ...** : C'est la première fois de ma vie qu'il m'est arrivé pareille chose... *(Skrigneg)* ; **Peus kime(d) choñj(al) pe-sort buhe môa-me ga teir gozh mo(d)-se !** : Pense à la vie que j'avais avec trois vielles comme ça ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ma pe ket (a)nèoñ dizale, oblijet on da lar doc'h lar ho puhe zo kontet !** : Si vous ne l'obtenez pas bientôt, je suis obligé de vous dire que votre vie est comptée ! *(Lokered)* ; **Buhe ar mo(d)-se n'o ket bevet kin war ar maes ! Me(d) un' bennaket renko pêo...** : On ne vivra plus une vie comme ça à la campagne ! Mais quelqu'un devra payer... *(Lannedern)* ; **Deut oagn kozh, sè hègn oagn ket choñj kin cheñch buhe, re gozh oant** : Ils étaient devenus vieux, ils ne pensaient donc à changer de vie, ils étaient trop vieux *(Ar Fouillez)* ; **Oh ! Pet(r)a meus bet ? Un' pe diw war toud ma buhe, sete n'é ket kalz heñ !** : Oh ! Qu'ai-je eu ? Une ou deux sur toute ma vie, ce n'est donc pas beaucoup hein ! *(Skrigneg)* ; **Ya-ya-ya, med mo(d)-se oa ar vuhe gwich-all ! Pugur vije plijadur ga neub(eud) a dra !** : Oui-oui, mais la vie était comme ça autrefois ! Puisqu'il y avait du plaisir avec peu de chose ! *(Skrigneg)* ; **Ha lod 'è vise emsa(vo)c'h dê bi sa(v)et o bugel o-hun, med ar vuhe zo hir dé ve e-hun 'è !** : Il était aussi préférable pour certains d'élever leur enfant seuls, mais aussi la vie est longue pour être seul ! *(Ponvel)* ; **Ma vé gwraet aferiou, zo un aferiou ha' varch ha' lak tud da labour(a)d ! Rà un tamm buhe d'ar vro !** : Si on fait des affaires, ce sont des affaires qui marchent et qui font travailler des gens ! Qui donnent un peu de vie au pays ! *(Lannedern)* ; **Ah beñ nann ! N'é ket ur vuhe gwal-vraw, med boñ... An dra-he blij din, e-gis-se 'moun, me zo ha meus bevet ar gis-se 'taw ha vevin ar gis-se 'taw !** : Ah ben non ! Ce n'est un pas une vie très belle, mais bon... Ça me plaît, je suis comme ça, je suis et j'ai toujours vécu comme ça et je vivrai toujours comme ça ! *(Ar Fouillez)*

- ➢ **Gonid e vuhe** : Gagner sa vie ; **'Hond da ve dow vla so ganin hag a 'n-im lakeet da labour(a)d ! Ha ray un ouvrïer ha' honeo e vuhe !** : Ça va faire deux ans qu'il est avec moi et il s'est mis à travailler ! Il deviendra un ouvrier et gagnera sa vie ! *(Lannedern)*
- ➢ **Kaoud ur vuhe ga *ub.*** : La vie rendue infernale par *qqn.* ; **Me meus ur vuhe ga houmañ !** : Elle me rend la vie infernale ! *(An Uhelgoat)*
- ➢ **Mond buhe** : Continuer à vivre ; **Oh ! Gwassoc'h (e)vi(d) an dra-he zigouev ! Ha vé daw 'hond buhe c'hoazh** : Oh ! Il arrive pire que ça ! Et il faut encore continuer à vivre *(An Uhelgoat)*

**BULUMIÑ** [by'lymə] : [***binimi*** 1659] vb. ; Envenimer / (s') Infecter

✗ *m. dér.* : ***divulumiñ***

**Bulumet é ma musellou** : Mes lèvres sont infectées *(Poullaouen)* ; **Bulumet é, red é divulumiñ 'naoñ !** : C'est infecté, il faut le désinfecter ! *(Skrigneg)* ; **Ha teu da vulumiñ, da washaad, houzoh walc'h** : Et ça commence à s'infecter, à s'aggraver, vous savez bien *(Skrigneg)*

**BULUMUS** [by'lymyz-s] : [***venimus*** XVI ; ***binymus*** 1732] ad. ; Venimeux (-se)

**BUNTAÑ / PUNTAÑ** ['(b/p)yntə] : [***bunta*** 1659 ; ***punta*** 1744] vb. ; Pousser

✗ *syn.* : ***boutañ, poulzañ***

**Hag ar saout vise laket ur mell koat 'raosse hag ar re-he vunte ga o bruched mo(d)-se, war-lerc'h ar c'heseg cheche** : Et on mettait devant les vaches une énorme pièce de bois et elles poussaient par leur poitrine comme ça, alors que les chevaux tiraient *(Brennilis)*

- **Puntañ dre dud** : Pousser à la force des bras ; **Med an taol divé oa bet gwraet 'e, oa bet lak(et) ar railhou barzh, med an dra-he oa bagoniou ha' vise daw poulzañ 'nê ga tud ! Puntañ 'nê dre dud ! Pugur an dra-he oa douar gwag, oa ket moien d'ond ga keseg neu'n a'ha !** : Mais ce fut fait aussi dernièrement, on y mit des rails, mais c'étaient des wagons que des gens devaient pousser ! Les pousser à la force des bras ! Puisque c'était de la terre molle, on ne pouvait alors pas aller avec des chevaux ma foi ! *(Brennilis)*

**BUOC'H** : n.f. (pl. **saout / buoc'hed / bïou**) ; Vache / Bovin (cf. **beuc'h**)

**BURED** ['by:r(ə)d-t] : [***buret*** 1499] n.f. ; Fiole / Tout petit bocal

**Kér é ha n'eus kime ur vured !** : C'est cher et il n'y a qu'un tout petit bocal ! *(Plouïe)*

**BURETENN** [by'retən] : [***buredenn*** 1876] n.f. (pl. **-ou** [byre'tɛnu]) : Mignonnette

**Lak an dra-he ba ur vuretenn** : Mets ça dans une mignonnette *(Plouïe)*

**BURLU / BURLE** ['byrly] ['byrlɛ] : [vx. br. ***briblu*** ; ***bruluenn, burluenn*** 1499] coll. (sing. **-enn** [byrl'yən] sing. pl. **-ennou** [byrly'ɛnu]) ; Digitales

✗ *syn.* : ***nunu***

**BURO** ['byro] : [***buréau*** 1732] n.m. (pl. **-iou** [by'roju]) ; Bureau

**Hag ar regl zo ba ma buro** : Et la règle se trouve dans mon bureau *(Poullaouen)* ; **Me yee d'ar buro hag a houlle dig-heñw vise ket breton e-bed ba'r prijon** : J'allais au bureau et demandais s'il n'y avait aucun breton en prison *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Laket na toud ar paper ba'r garrigell ha oa-hañw deut ba ma buro** : Il avait mis toute la paperasse dans la brouette et il vint à mon bureau *(Kolloreg)*

- **Buro-butun** : Bureau de tabac *(An Uhelgoat)*

**BURO-BUTUN** ['by:ro,bytyn] : [***buro butun*** 1909] n.m. (pl. **buroiou-butun** [by'roju'bytyn]) ; Bureau de tabac

✗ *cf.* : ***ostaliri, butun***

**Di-rag ar buro-butun** : Devant le bureau de tabac *(An Uhelgoat)*

**BURTUL** ['byrtyl] : [***burtul*** 1499] n.m. (pl. **-ed** [byr'ty:ləd-t]) ; Buse

✗ *syn.* : ***sparfell-bras***

**BUSSELLAD** [by'sɛləd-t] : [***bucellat*** 1499] vb. ; Beugler / Meugler

✗ *syn.* : ***blejal***

**É vussellad (e)ma ar veuc'h, klask a ra kompagnunezh** : La vache meugle, elle cherche de la compagnie *(Poullaouen)*

**BUT** [byt] : [***but*** 1633] n.m. (pl. **-ou** ['bytu]) ; But

**Hag ur varr neu'n oa ur machin da gign(añ) an douar, me(d) pe-sort but na, ouïon ket** : Et une écobue, c'était alors une machine pour écobuer, mais quel but avait-elle, je ne sais pas *(Ponvel)*

**BUTER** ['bytər] : [***buter*** 1984] n.m. ; Butoir à pomme de terre

✗ *cf.* : ***avalou-douar, patates, pato, sevel douar***

**Oh ya ! Sa(v)emp 'nê ga'r buter hag a vije an hadou** : Oh oui ! Nous les butions au butoir et il y avait les semences *(Sant-Wazheg)* ; **Ga'r buter ! Stag ar lon-keseg ba'r buter hag 'è heñw basseie ar buter ba-dindan ha setou vïe kim(ed) despun neu'n** : Avec le butoir ! On attachait le butoir au cheval, il passait aussi le butoir en dessous et il n'y avait alors qu'à ramasser *(Sant-Wazheg)*

**BUTUN** ['bytyn] ['bətyn] : [***butun*** 1659] n.m. ; (du) Tabac

✗ *m. comp.* : ***buro-butun, pouesañ-butun***

**Peus ket (a) vutun ?** : Tu n'as pas de tabac ? *(Pluskelleg)* ; **Kê da-vid butun !** : Va chercher du tabac *(Pluskelleg)* ; **Me rey butun dit** : Je te donnerai du tabac *(Plonee)* ; **Ma ket kartenn-butun e-bed** : Je n'avais pas de coupon tabac *(Plouïe)* ; **Sklap(añ) butun ba ur vadeiant** : Jeter du tabac lors d'un baptême *(Laz)* ; **Butun vijè da ganañ 'bos gwech-ell** : Autrefois on donnait du tabac à ceux qui chantaient des mélodies *(Poullaouen)* ; **Ar butun blij ket dê, ar moged blij ket dê** : Elles (abeilles) n'aiment pas le tabac, elles n'aiment pas la fumée *(Laz)* ; **Neuhe vije boesson ganit, vije butun ganit, vije bomboñiou ha traou, a vije rôet traou d'an dud** : On apportait de l'alcool, du tabac, des bonbons et autres choses, on donnait des choses aux gens *(Kalaner)* ; **Ar labour neus ket lahet den e-bed, pezh da lao an dud é *l'alcool* hag ar butun** ['bətyn] : Le travail n'a (jamais) tué personne, ce qui tue les gens c'est l'alcool et le tabac *(Berrien)* ; **Emm vise anê da werzhañ (e)vid kaoud an traou hañ, (e)vid kaoud butun ha neu'n vise ket kalz erc'hent hañ !** : On en avait besoins pour vendre (des œufs) pour avoir des choses hein, pour avoir du tabac et alors il n'y avait pas beaucoup d'argent hein ! *(Ponvel)* ; **Ar pezh neus gwraet din pass fumañ é ar mone, môa ket keme(nt)-se mone, mond da lak 'nê ba'n tamm butun brein-se !** : Ce qui m'a fait ne pas fumer c'est la monnaie, je n'avais pas tellement de monnaie, aller les dépenser dans cette espèce de tabac pourri ! *(Laz)* ; **An heñi oa kreñw a save an dra-he ga e vrec'h ha vije rôet ur pakad-butun daoñ ba ar fetou ma teue (a-)benn da sevel (a)naoñ** : Celui qui était fort levait ça à la force des bras et on lui donnait un paquet de tabac dans les fêtes s'il réussissait à le soulever *(Berrien)*

➢ **Be ba e vutun** : Être à son affaire ; **Ba ma butun** : À mon affaire *(Laz)*

➢ **Gwraet butun ga'r rew** : Cramé (-e) par le gel ; **An hortañsia zo gwraet butun gante ga'r rew** : Le gel a complètement cramé les hortensias *(Poullaouen)*

**BUTUN-FRI** [bytyn'friː] : [***butun-fri*** 1876] n.m. ; Tabac à priser

**Hag an hini gozh ba lost an ti ur mell butun en he vri** : Et la vieille dans le bout de la maison qui prisait une grande quantité de tabac *(An Uhelgoat)*

**BUTUNAD** [by'tyːɲ(əd-t)] : [***butunat*** 1732] vb. ; Fumer (tabac)

✗ *syn.* : ***fumiñ***

**Oh daon ev(añ) a rañw ha butun(ad)** : Oh dam je bois et je fume *(Skrigneg)* ; **Ma zad-kozh vije ba'h ar c'hougn ga i gorn à vutunad ha mamm-gozh vije fichañ sïer ha fichañ dilhad** : Mon grand-père était au coin du feu fumant sa pipe et grand-mère raccommodait des sacs et des vêtements *(Skrigneg)*

**BUZHUG / BUZHIG** ['byːzyg-k] ['byːzig-k] : [***buzuguenn*** 1499 ; ***buzug*** 1659] coll. (sing. **-enn** [by'zyːgən]) ; Lombrics / Vers de terre / & sing. Traînard amorphe

✗ *m. comp.* : ***troc'her-buzhug*** ; & *cf.* : ***lamperitig, lampriked, preñw***

**Me(d) ar buzhig pa vegn ba'n douar 'è a 'n-om chech 'è** : Mais les vers de terre, lorsqu'ils sont dans la terre, se terrent également *(Skrigneg)* ; **Brem(añ) pé heus bet da vuzhugenn (v)o red dit pêo !** : Maintenant que tu as eu ton ver de terre, il va falloir payer ! *(Skrigneg)* ; **Ahe so deuet ur yar 'ha ! Me lar dit 'n-ur haloup d'i gaoud ! Ha hañw, deuh i veg a ree i vuzhugenn dèi** : Là il est venu une poule ma foi ! Je peux te dire en courant pour le trouver ! Et lui, de son bec il lui donnait le ver de terre *(Skrigneg)* ; **Oa komañs(e)t d'o(be)r an dro d'ar yar pa oa lonket i vuzhugenn gati... Ha hañw ur lamp war hi c'hein ha pladañ 'nèi ene !** : Il commençait à faire le tour de la poule lorsque la poule avala le ver de terre... Et un bond sur son dos et de l'aplatir là ! *(Skrigneg)* ; **Ha pa vé ar gôed 'turgnad, ar vou(a)lc'h a oar ! Houzh a vé é yedal da wel hag-eñw n'o ket diskar(e)t buzhig war-gourr(e) an douar chit(et) en(e) hag ar mod-se dé boued** : Et lorsque les taupes remuent la terre, le merle sait ! Il attend pour voir si des vers de terres ne seront pas remontés à la surface, jetés là, il a ainsi de la nourriture *(Skrigneg)* ; **Bet meus bet gwel(et) 'nê 'h o(be)r se, 'hond 'souïss a-dreñw 'è, 'vel lær(e)s, ga ur c'hemener pe un tamm buzhugenn pe un dra m(e)nnag, buzhig bihen ah(e) meus bet gwel(et) 'nê 'sklejañ !** : Je les ai aussi vus faire ça, avancer à reculons, comme tu dis, avec une araignée ou petit ver de terre ou quelque chose, je les ai vus traîner là des petits vers ! *(Skrigneg)* ; **Ar wich-all oan o selled deuh ar c'hog, pudur zo ur pezh kog ahe his-se ha oa komañs(e)t, na ka(v)et ur vuzhugenn hag a oa ar vuzhugenn gantoñ ba'h i veg hag oa komañs(e)t d'o(be)r kakakakakakakakak !** : L'autre fois je regardais le coq, puisque il y a là un grand coq, il commença, il avait trouvé un ver de terre, il avait le ver de terre dans son bec et commença à faire kakakakakakakakak ! *(Skrigneg)* ; **Ar vou(a)lc'h a vé 'ho(r)tos ar vuzhugenn hag a dap-krog ba'h hi venn ! Hag a vé béc'h war'nèi, ar vuzhugenn 'n-om cheche ba hi zoull, me(d) ar vou(a)lc'h 'ha ! A zelc'he anèi 'è hag a 'benn ar fin gav ar moien da lonk anèi !** : Le merle attend le ver de terre et le chope à la tête ! Il se démène, le ver de terre se terre dans son trou, mais le merle, ma foi, le tenait aussi et pour finir il trouve le moyen de l'avaler ! *(Skrigneg)*

**CH** : souvent prononcé **J** en début de mot (**chadenn > jadenn** ; **chilgamm > jilgamm**), un **S** peut aussi être remplacé par un **CH** (**servich > chervich**) ou un **J** (**servich > jervich**). Les **Z** et **ZH** (et parfois **S**) finaux se transforment souvent en **CH** ou **J** selon l'endroit (**gis > gijou** ; **blavezh > blavechou** ; **gwazhiñ > gwachiñ, etc.**). **SKL** peut devenir **CHL** parfois (**sklej > chlej**). Le **CH** peut se transformer en **J** selon ce qui précède le mot (**chom amañ / da jom amañ** ; **chilowerien hond da jilow, etc.**). Et aussi dans les composés **joñjal / soñjal / choñjal** qui peuvent devenir de façon plus ou moins aléatoire : **dijoñjal / disoñjal / dichoñjal**

**CHACHEAL** [ʃa'ʃeːl] : vb. ; Chasser (cf. **chasseal**)

**CHACHOUER** [ʃa'ʃuwər] : n.m. : Chasseur (cf. **chasseer**)

**CHADENN / JADENN** ['ʃɑːdən] : [***chaden*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [ʃa'dɛnu]) ; Chaîne / fig. Personne peu commode

◆ Chaîne ; **Houzh zo ur chadenn digoret** : C'est une chaîne ouverte (danse) *(Plourac'h)* ; **Ur poleo da droiñ, ga'r chadenn** : Un treuil à tourner, avec une chaîne *(Speied)* ; **Penn ar chadenn zo un ailhedenn dir** : Le bout de la chaîne est un anneau en acier *(Poullaouen)* ; **Te(rr)iñ ar chadenn ha liberiñ 'naoñ** : Casser la chaîne et le libérer *(Skrigneg)* ; **Amañ oa diw regenn a chadennou** : Il y avait ici deux rangs de chaînes *(Skrigneg)* ; **Chadennou da chechañ hag ur landennou da gass anê** : Des chaînes pour le tirer et une paire de cordes fines pour les guider *(Skrigneg)* ; **Ga'r chadennou vise staget ar breiou deus kolier ar marc'h** : On attachait les brancards au collier du cheval par des chaînes *(Berrien)* ; **Ur brikol zo ur varrenn-lèr ha vé stag chadennou deusountoñ** : Une bricole est une barre en cuir, et on y attache des chaînes *(Skrigneg)* ; **Ha vise passeet ar c'hilornou dre ar jadenn tre da-beked ar bern plous** : Et les seaux passaient par la chaîne (de gens) jusqu'au tas de paille *(Plouïe)* ; **Dow-ha-dow ha oa ur chadenn ha' zelc'het ha un' vije 'tigoriñ ar bidoniou** : Deux par deux et il y avait un chaîne que vous teniez et un (d'entre vous) ouvrait les bidons *(Karnod)* ; **Ma res (a)nê ga ur chadenn ahe halles avañsañ vounnis, mond war-raog vounnis** : Mais tu fais une chaîne là tu peux avancer rapidement, aller en avant plus vite *(Plourac'h)* ; **Ar sparl oa koat ya hag ar marichal ree ar pennou evid lak ar chadennou** : Le palonnier était en bois oui et le maréchal-ferrant faisait les bouts pour y mettre les chaînes *(Plonee)* ; **Hag a glee un' à klemm hag ur chadenn à remüiñ ha hañw sell en-dro daoñ** : Il entendait un individu se plaindre et une chaîne remuant, il regarda autour de lui *(Skrigneg)* ; **Ha neuhe oamp deut a-benn d'ober teir chadenn evi(d) kass an dour da bek(ed) ar bern, ur jadenn evid peb puñs** : Et nous avions donc réussi à faire trois chaînes pour amener l'eau jusqu'au tas, une chaîne pour chaque puits *(Plouïe)* ; **Set(u) oa un', dow, ba beb puñs o tennañ dour deus ar puñs ha vise passeet ar c'hilornou dre ar jadenn tre da-beked ar bern plous** : Il y avait donc un, deux, à chaque puits tirant l'eau du puits, et les seaux passaient par la chaîne jusqu'au tas de paille *(Plouïe)* ; **Ar row oa ur chadenn vras hag a vije staget ar c'heseg direktamant gati deuh an alar pé vije daw dond 'dreñw** : La « row » était une grosse chaîne sur laquelle on attachait directement les chevaux à la charrue lorsqu'il fallait reculer *(An Uhelgoat)* ; **Petram dac'h un' vihen oa ket unneg la, bihen, paotr-kaezh hoñzh lampet deus goûg ar saout da stagañ 'nê da lakad passeal ar chadenn !** : Autrement d'une petite qui n'avait pas onze ans, petite, mon pauvre elle a sauté du cou des vaches pour les attacher pour faire passer la chaîne ! *(Berrien)* ; **Ha me lakad chadenn-stag-ar-saout dèi war hi goûg ha stagañ diw-all war'nèi, chech anèi diwar-boues hi goûg : Torr(e)t oa ar chadenn ha n'ee ket c'hoazh !** : Et moi de lui mettre une chaîne à attacher les vaches sur le cou et d'en attacher deux autres, la tirer par le cou : La chaîne cassa et elle n'avançait toujours pas ! (cheval) *(Poullaouen)*

◆ Personne peu commode ; **Houzh zo ur chadenn !** : Elle n'est pas commode ! *(Plouïe)*

➢ **Chadenn-buñs** : Chaîne de puits ; **Beg ar chadenn-buñs** : Le bout de la chaîne du puits *(An Uhelgoat)* ; **Daon 'vel-kent ! Meus ket pedet ahan(ou)t da zond amañ hi-mañ da lipad chadenn ar puñs !** : Enfin tout de même ! Je ne t'ai pas invité à venir ici pour lécher la chaîne du puits ! *(Skrigneg)*

➢ **Chadenn-vontr** : Bracelet de montre ; **Ha oa ar chadenn-vontr ga'n an otro, lipet ar chadenn-vontr, an otro na ket gouïet ga piw oa aet** : Et le monsieur avec son bracelet de montre, elle fût dérobée, le monsieur ne sut par qui *(Landelo)* ; **Den e-bed neus ket gouïet ga piw yee ar chadenn-vontr nag ar montr nag ar mouchouer na mann e-be(d) !** : Personne ne sut qui déroba le bracelet de montre ni la montre ni le mouchoir ni rien du tout ! *(Landelo)*

➢ **Ar chadenn-vras** : La grosse chaîne de traction ; **Tap ar chadenn-vras !** : Prends la grosse chaîne de traction *(Skrigneg)* ; **Ar chadenn-vras, an dra-he oa ur pezh chadenn ha' vije da sklejañ batimañchou** : La grosse chaîne de traction, c'était une grosse chaîne qu'il y avait pour traîner de gros édifices *(Skrigneg)* ; **An dra-he oa ur pezh chadenn vras da stagañ, 'vel deus chech an *travail* pe un dra mennaket** : C'était une très grande et grosse chaîne pour attacher, comme pour tirer le travail ou autre *(Skrigneg)*

**CHAGRIN** ['ʃɑ:grin] : [***chagrin*** 1709] n.m. (pl. **-ou** [ʃa'gri:nu]) ; Chagrin

✗ *syn.* : ***poan-spered***

**Ga'r chagrin d'e vro gozh** : Avec chagrin de son vieux pays *(An Uhelgoat)*

**CHAKAD / CHANKAÑ** ['ʃakə(d-t)] ['ʃaka] ['ʃɑ̃ŋka] : [***chacqal*** 1732] vb. ; Mâcher

✗ *cf.* : ***kloukañ***

**Chankañ ra mad** : Il mâche bien *(Skrigneg)* ; **Ha sell oa bravac'h dê chakañ 'naoñ, ar mod-all ar lann oa rust !** : Il était donc plus facile pour eux à mâcher, sinon l'ajonc était rude ! *(Skrigneg)* ; **Me ga(v)en ket prop an dra-he ya, chak ar boued da lakad ba ginou ar bugel** : Je ne trouvais pas ça très propre non, mâcher la nourriture pour la mettre dans la bouche de l'enfant *(Skrigneg)*

**CHAKAILH** ['ʃakaʎ] : n.m. (pl. **-ou** [ʃa'kaʎu]) ; Heurts / Mutilation (guerre)

✗ *cf.* : ***disbrïañ, mahañgned***

**Med pe-sort mod ? Blam betra an traou chom mod-se ato toud ? Bresel hag drailh ha chakailh !** : Mais comment se fait-il ? Pourquoi les choses restent toujours ainsi ? Guerre, carnage et mutilation ! *(Pleiben)*

➢ **Ober chakailhou** : Causer des heurts ; **Ha 'h o(be)r vromou, brouilhou ha chakailhou war-lerc'h** : Et causer de l'effroi, des confusions et des heurts ensuite *(Laz)*

**CHAKAILHAÑ** [ʃa'kaʎəd-t] : [***chakailhañ*** 1992] vb. ; Coupailler

✗ *syn.* : ***divarmousiñ*** ; & *cf.* : ***troc'hañ***

**Dihan da chakailhañ an tamm koat !** : Arrête de coupailler le bout de bois *(Poullaouen)*

**CHALAÑ / JALIÑ** ['ʃɑ:lə] [ʒɑ:l(i)] : [***chaliñ*** 1992] vb. ; Lamenter

✗ *m. dér.* : ***dichalañ*** ; & *cf.* : ***klemm, klemmadenn, klemmus***

➢ **En-om jal** : Se plaindre / Se lamenter ; **'N-om jalañ ga'n dristidigezh** : Se plaindre de tristesse *(An Uhelgoat)* ; **Be zo lod hag a 'n-om jal dalc'h-mad** : Il y en a certains qui se plaignent constamment *(Skrigneg)* ; **Hag un de(v)ezh oa Yann krog 'n-im jal** : Et un jour Yann commença à se lamenter *(Landelo)* ; **Da bet(r)a jervij blejal ha 'n-om jalañ** : À quoi ça sert de brailler et de se plaindre ? *(Poullaouen)* ; **Toud an dud oueo hag me'h a d'en-om jal d'an eskob** : Tout le monde saura et je vais me plaindre à l'évêque *(Landelo)* ; **Ree kimed 'n-om jalañ ha disakreal an dud na da sklejañ** : Il (conducteur du train) ne faisait que se plaindre et injurier les gens qu'il avait à traîner *(An Uhelgoat)* ; **An dud, goud(e) nïent ket erc'hent ba o zi na treou 'e, 'n-om jaleent !** : Les gens, même s'ils n'avaient pas d'argent chez eux ni rien, ils ne se plaignaient pas ! *(Poullaouen)* ; **Ya, med re Nestravel ahe oa 'n-om jalañ blam oa aet o douar barzh, pugur oagn tost** : Oui, mais là ceux de Nestavel se plaignait parce que leurs terres y disparurent, puisqu'ils étaient près *(Brennilis)* ; **O(be)r a ree kimed 'n-om jal ha kàer na mond da gaoud ar medissin n'ee ket kuit** : Elle ne faisait que se plaindre et elle avait beau aller chez le médecin ça ne partait pas *(Plouïe)* ; **'Tre dow vrïed, ma vé un' ha' 'n-om jale deuh i wreg hag i wreg a 'n-om jale deuh hi gwas, n'ees ket da fourriñ da vri 'tresse !** : Entre deux époux, s'il y en a un qui se plaint de sa femme et sa femme qui se plaint de son mari, tu ne vas pas fourrer ton nez dans leurs histoires ! *(Skrigneg)*

**CHALOTES / CHARLOTES / JALOTES / CHOLOTES / JOLOTES / JORLOTES** [ʃa(r)'lɔtəz-s] [ʒa'lɔtəz-s] [(ʃ/ʒ)ɔ'lɔtəz-s] [ʒɔr'lɔtəz-s] : [***chalottes*** 1633] coll. (sing. **-enn** [(ʃ/ʒ)alɔ'teːzɛn]) ; Échalotes

✗ *cf.* : ***ognon, soubenn rouset***

**Da zigentañ ma laket un tamm amann da roujañ gad ur jalotesenn ha ognon** : J'ai d'abord mis un morceau de beurre à brunir avec une échalote et de l'ognon *(Skrigneg)* ; **Ognon, jolotes ha neuhe kignen ya, ar re-he so krog deja ba ar jerdin !** : Des ognons, échalotes et alors de l'ail oui, ils ont déjà pris dans le jardin ! *(Skrigneg)* ; **Soubenn rouset vije gwraet ga'n dra-he dalc'h-mad, jolotes vije laket kalz dalc'h-mad !** : On faisait constamment de la soupe à l'ognon, on mettait toujours beaucoup d'échalotes ! *(Skrigneg)* ; **'Vid Pask vije laket ar plusk-jolotes da virviñ ba an dour assames ga'n uiou, ar mo(d)-se vijent livet !** : Pour Pâquess on mettait des épluchures d'échalotes à bouillir dans l'eau avec les œufs, c'est comme ça qu'ils étaient peints ! *(Skrigneg)* ; **Ar jalotes vije laket ba ar saladen, vije laket ar pezh so gwer ahe da zigentañ, met(r)amant un tamm kignon !** : On mettait les échalotes dans la salade, on mettait ce qui est vert en premier, sinon un peu d'ail ! *(Skrigneg)* ; **Hag ene vïe kignet ur mell pladad-charlotes hag ar re-he vïe drailhet ha fritet ba'n amann ha lakeet dour war'nê go(ude)-se** : Et là on épluchait une grosse platée d'échalotes, on les coupait menu, les faisait frire dans le beurre et on y ajoutait de l'eau ensuite *(Kolloreg)* ; **Charlotes ya, vis(e) lake(t) ba'n amann da rous(añ) ha goud(e)-se vis(e) laket dour ha holen ha pebr ha laket war ar bar(a), troc'het 'ziwar'nèoñ** : Des échalotes oui, qu'on mettait dans du beurre à roussir et ensuite on mettait de l'eau, du sel, du poivre et on mettait sur le pain, dont on avait coupé une tranche *(Ponvel)*

**CHALP / CHELP** [ʃalp] [ʃɛlp] : [***chalp*** 1732] n.m. (pl. **-ou** ['ʃalpu] ['ʃɛlpu]) ; Serpe

✗ *syn.* : ***strep***

**Ha vije toud an dud deus kêr, naw pe deg den 'fagodiñ ga o chelp** : Et il y a avait tout le monde du village, neuf ou dix personnes fagotant à la serpe *(Skrigneg)* ; **Beñ, kerveou-koat vise tapet ha vïent gwïet ha vise troc'het gan ur chalp** : Ben, on prenait des liens en bois et on les tressait et on coupait avec une serpe *(Duod)* ; **Ha goud(e)-se vis(e) an heñi-ell neu'n ga e chelp neu'n 'h o(be)r fagod** : Et alors ensuite l'autre muni de sa serpe à faire des fagots *(Kergloff)* ; **Vïent 'tiharzh(o) ba toud ar c'hleuñiou, 'troc'hañ koat ga'r chalp ha ga'n hach ! Pad ar goañw !** : Ils défrichaient dans tous les talus, couper du bois à la serpe et à la hache ! Pendant l'hiver ! *(Kergloff)*

➢ **Chelp troc'hañ-gwe** : Serpette ; **Hemañ zo ur chelp (e)vid troc'h ar gwe** : C'est une serpette *(Berrien)*

**CHAMPIOÑ** ['ʃɑ̃mpjɔ̃] : [***champion*** 1499] n.m. (pl. **-ed** [ʃɑ̃m'pjɔ̃ːnəd-t]) ; Champion (-ne)

✗ *syn.* : ***maout***

**Ha an tad-kàer a oa ur championñ 'vid an dra-he, hezh a ouïe troc'hañ goujil !** : Le beau-père était un champion pour ça, lui savait couper la litière ! *(Berrien)* ; **Me ma renket diskiñ difrichañ ha hadkomañs ha-toud, (a-)benn ar fin oan-me ur sort championñ d'o(be)r stamm** : J'ai dû apprendre à défriser et recommencer et tout, pour finir j'étais une sorte de championne pour faire du tricot *(Skrigneg)*

**CHANDELOUR** [ʃɑ̃n'deːlur] : [***chandelour*** 1499] n.m. ; Chandeleur

**Da gouel ar Chandelour, ma vise gwelet an heol kreis-tre an diw overenn 'h ee ar lous rukul-kàer ba i doull** : Le jour de la Chandeleur, si on voyait le soleil juste entre les deux messes le blaireau partait à reculons dans son terrier *(Lokarn)*

**CHAÑS / CHAÑCH** [ʃɑ̃s] [ʃɑ̃ʃ] : [***chancc*** 1499] n.f. ; (de la) Chance

✗ *m. dér.* : ***malchañs*** ; & *cf.* : ***fortun, mechañs, ma'hat-sur***

**Tud ha nise chañs** : Des gens qui avaient de la chance *(Plouïe)* ; **Ar chañs so 'è, ya** : Il y a aussi la chance, oui *(Sant-Wazheg)* ; **Tud ha vise laret nïe chañs** : Des gens dont on disait qu'ils avaient de la chance *(Plouïe)* ; **C'hwi peus chañs da gaoud tud kristen** : Vous avez de la chance d'avoir des parents chrétiens *(An Uhelgoat)* ; **Pé oan deut da Gerzul neu'n moa bet kalz mïoc'h chañs duzhtu** : Lorsque je vins à Kerzul j'eus alors tout de suite beaucoup plus de chance *(Poullaouen)* ; **Beñ te ha bet chañs neu'n ! Ba du-mañ vïe ket gwraet an dra-he 'ha !** : Ben tu avais de la chance alors ! Chez moi on ne faisait pas ça ma foi ! *(Lokmaria)* ; **Yec'hed mad demp ha chañs demp d'o(be)r ar mo(d)-se 'benn ar bla c'hoazh !** : Bonne santé pour nous et que nous ayons la chance de faire de même pour encore un an ! *(Skrigneg)* ; **Me(d) 'n-om ga(v)et ar c'hleñved warne 'è, 'vel a zigoue kalz a blassou, na ket bet chañs...** : Mais elle fut aussi atteinte par la maladie, comme ça arrive dans beaucoup d'endroits, elle n'eut pas de chance... *(Skrigneg)* ; **Me oa tond mïoc'h deus lec'h oa mïoc'h dister ha chañs mad labourad**

**ouïen o(be)r !** : Moi je venais plus d'un lieu qui était plus modeste, et j'avais de la chance de savoir travailler ! *(Poullaouen)* ; **Me meus ket bet chañs da wel(ed) bugale vihen pa oan yowank, pudur me oa ar bihannañ** : Je n'ai pas eu la chance de voir des petits enfants lorsque j'étais jeune, puisque c'était moi la plus petite *(Skrigneg)* ; **Ga'n dra-he neump bet chañs, na pad ar bresel na nintra eh beñ neump ket bet naon, ah nann !** : Avec ça nous avons eu de la chance, ni pendant la guerre ni rien eh ben nous n'avons pas eu faim, ah non ! *(Sant-Wazheg)* ; **Sell na bet chañch da bêo i blass ar mo(d)-se, pa(n)ver da se na ket aes 'è, pugur heñ oa na kemeret hezh in gle 'è** : Il avait donc eu la chance de payer ainsi sa place, sans quoi il n'avait pas non-plus de moyens, puisque c'était lui qui l'avait aussi prise à crédit *(Skrigneg)* ; **Hag ar mod-all vé gwir 'ha ?! Meus chañs a vé ket gwir dalc'h-mad, kar a-wichou n'ounn da be-lec'h 'h a hom spered, kara ?** : Et sinon c'est vrai ?! J'ai de la chance que ce n'est pas toujours vrai, car parfois je ne sais où vont nôtre esprit, n'est-ce pas ? *(Skrigneg)* ; **Mell-kein, ya, me(d) an hin(i) vije d(a) lah(añ) ar pe-moc'h, heñ 'h ee an tamm gwellañ deuh ar pe-moc'h gantoñ, heñ nije ar müañ chañs !** : De l'échine oui, mais celui qui devait tuer le cochon emportait le meilleur bout du cochon, c'était lui qui avait le plus de chance ! *(Bolazeg)*

- **An arc'hant-chañs / Arc'hant-ar-chañs** : Ristourne symbolique à l'acheteur, pièce de monnaie accompagnant un animal vendu ; **Un tamm arc'hant-chañs** : Une petite ristourne *(Poullaouen)* ; **Hag ar marc'hadourien-saout c'hoazh gou(de)-se, wechou reklam arc'hant-ar-chañs, 'benn vé ar loned 'hond-kuit** : Et les marchands de vaches ensuite, parfois ils réclament la ristourne symbolique, lorsque les animaux partent *(Laz)*
- **Bennozh Toue dac'h ! Ha chañs dac'h gant hoh loned ha ho tud !** : Que Dieu vous bénisse ! Et que la chance soit avec vous, vos bêtes et vos gens ! *(Lokarn)*
- **Chañs an ti / Chañs ar feurm** : Chance de la maison / Chance de la ferme
- **Dougen chañs da *ub.*** : Porter chance à *qqn.* ; **Med se dougo ket chañs dac'h !** : Mais ça ne vous portera pas chance ! *(Kergrist)*

**CHAÑSADENN** [ʃɑ̃'sɑːdən] : [***chañsadenn*** 1992] n.f. (pl. **-ou** [ʃɑ̃sa'dɛnu]) ; Coup de chance

**Pe-seurt chañsadenn !** : Qeul coup de chance ! *(An Uhelgoat)*

**CHAÑSUS** ['ʃɑ̃sys] : [***chançus*** 1519] ad. ; Chanceux (-se)

- **Un ti chañsus / Ur feurm chañsus** : Une maison (une ferme) où les gens restent travailler ; **N'é ket un ti chañsus** : Dans cette maison les gens passent mais ne restent pas *(Plouïe)*

**CHANTIER** ['ʃɑ̃ntjəʳ] : [***chanter*** 1732] n.m. (pl. **-iou** [ʃɑ̃n'tjɛrju]) ; Chantier

**War ar chantier** ['ʃɑ̃ntjəʳ] **ahe n'eus fin e-bed** : Ce chantier est interminable *(Plouïe)* ; **D'ar mare vije gwraet (iv)e a-beb sort war (a)r chantieriou** [ʃɑ̃n'tjɛrju] **(iv)e ha ma komañset d'an de oa** : À cette époque-là aussi de toute sorte sur les chantiers aussi et j'avais commencé le jour que c'était *(Kalaner)* ; **Eizhte goude oa kuitêt ar chantier ha oan deu(t) war ma gis da labourad ba an antrepris ha ma ket kuitêt (a)nèi goude** : Une huitaine plus tard on quittait le chantier et je revenais sur mes pas pour travailler dans l'entreprise, ensuite je ne l'avais pas quitté *(Kalaner)* ; **Ma vije gwelet 'hond d'i labour ga ur bragou mod-se war ar chantier vije chomet toud an dud da selled deusontoñ** : Si on l'avait vu aller à son travail portant un pantalon du genre sur le chantier, tout le monde serait resté le regarder *(Skrigneg)* ; **Un dèn ha' oa deut deus an Itali gan e boutou-koat ha' gouske war 'r chantieriou ha un dèn kapab oa ha amboche un neubeud tud** : Un homme qui était venu d'Italie en sabot de bois et qui dormait sur les chantiers, c'était un homme compétant et il embauchait un peu de monde *(Lokarn)*

**CHAOSSER / CHAOCHER / SAOSSER** ['ʃosər] ['ʃoʃər] ['sosər] : [***chaucer*** 1499] n.f. ; Barrage

✗ *syn.* : ***barraj***

**An dud, dreist ur chaosser mein bras, oa war bord ar roudour** : Les gens, au-dessus d'un barrage de grandes pierres, étaient sur le bord du gué *(An Uhelgoat)*

**CHAOSSETENN** [ʃo'sɛtən] : [***chaossetenn*** 1992] n.f. (pl. **-ou** [ʃosɛ'tɛnu] **chaossetou** [ʃo'sɛtu] pl. indéf. **chaosseteier** [ʃosɛ'tɛjɛr]) ; Chaussette

✗ *syn.* : ***loer*** ; & *cf.* : ***gwlan***

**Hag un dañvad vije gleet kaoud i(v)e blam da gaoud gwlan d'o(be)r hor chaossetou** : Et on devait aussi avoir un mouton afin d'obtenir de la laine pour faire nos chaussettes *(Ar Fouillez)* ; **Ya ha chaossetennou, me meus choñj lar ma bet ur re ha' oa gwraet din ga mé mamm** : Oui et des chaussettes, je me rappelle en avoir eu une paire faite pour moi par ma mère *(Plonee)* ; **Vijes 'tiwoull ar saout ha rees stamm, passeet amzer d'o(be)r stamm hag a reen chaosseteier neve d'ond d'ar skol, dow pe dri re** : Tu gardais les vaches et faisais du tricot, passais du temps à faire du tricot et je faisais de nouvelles chaussettes pour aller à l'école, deux ou trois paires *(Ar Fouillez)*

**CHAOSSON** ['ʃosɔ̃n] : [***chausson*** 1633] n.m. (pl. **-ou** [ʃo'sɔ̃ːnu]) ; Chausson

**Preparet peus da chaossonou din ? Re-gwlan da lakad ba ma zreid pé vin d'ar gêr, din da gaoud tomm ba ma gwele** : Tu m'as préparé tes chaussons ? Ceux en laine pour les mettre aux pieds quand je serai à la maison, pour que j'ai chaud dans mon lit *(Plonee)*

**CHAPEL** ['ʃapəl] : [***chapel*** 1499] n.f. (pl. **-(i)ou** [ʃa'pel(j)u]) ; Chapelle / **CHAPELIG** [ʃa'peːlig-k] : n.f. ; Petite chapelle

✗ *cf.* : ***ilis***

**Med ba-kreis ur park ahe oa ar chapel** : Mais au milieu du champ là il y avait la chapelle *(Plouïe)* ; **Chapel Santes-Katell, hoñzh so bet renket izhpenn ur wech 'boe** : La chapelle Sainte-Catherine, elle a été réparée plus d'une fois depuis *(Ponvel)* ; **Ba Lennon d'ar mare-se voa teir chapel, sete an dra-he ree teir drew** : Il y avait à cette époque-là trois chapelles à Lennon, ça faisait donc trois quartiers *(Lennon)* ; **Med amañ hi-mañ barzh Toul-ar-Groaz é stertoc'h mond da bek(ed) ar chapel c'hoazh** : Mais ici-même à Toul-ar-Groaz c'est encore plus difficile d'aller jusqu'à la chapelle *(Skrigneg)* ; **Oh ! Nitra ! Med ma (e)moc'h chom ba Uhelgoat, digasset din foto ar chapelig** : Oh ! Rien ! Mais si vous habitez Huelgoat, apportez-moi la photo de la petite chapelle *(Sant-Wazheg)* ; **Ah beñ c'hwec'h la omp bet padet memes-tra, meump gwraet ar chapel en he vezh hag ur chapel gàer é bremañ !** : Eh ben nous avons quand-même tenu six ans, nous avons entièrement refait la chapelle et c'est maintenant une belle chapelle *(Skrigneg)* ; **Hag ur chapel voa 'e ! Ha voa ur c'hloc'h hag un tour ha-toud, memes-mod (e)vel chapelou war ar maes dre ahe 'hi-se** : Et il y avait également une chapelle ! Et il y avait une cloche et une tour et tout, pareil que des chapelles à la campagne dans le coin ici *(Plonee)* ; **Bet (e)n-om re(n)ket ar chapel bremañ zo pemzeg vloa so, voa bet gwraet tammou labouriou en-dro d'ar chapel ha oa bet ka(v)et restamañchou deus beiou, petrame deus mein ha' neus un aer da ve beiou** : La chapelle fut réparée il y a maintenant quinze ans, on eut fait des petits travaux aux alentours le la chapelle et on trouva des restes de tombes, ou-bien de pierres ayant l'air d'être des tombes *(Lennon)*

**CHAPELED** [ʃa'pe:ləd] : [***chapelet*** 1530] n.m. ; Chapelet

**Ur chapeled oa ba'n o dorn** : Ils avaient un chapelet à la main *(An Uhelgoat)*

- **Chapeled ar vamm-gozh** : Le circuit lymphatique *(Sant-Wazheg)*

**CHARITIE** [ʃa'ritje] : [***charité*** 1904] n.f. ; Charité

**An dud oa müoc'h a charitie neu'n 'vid zo breumañ ! Breumañ un dèn ha' zigouev an dra-he gatoñ…** : Les gens avaient alors plus de charité qu'il n'y a de nos jours ! De nos jours une personne à qui ça arrive… *(Kareis)*

- **Be charitie toud** : Être pénétré de charité ; **An dud oa charitie toud pet(r)a ! Hag an dud 'n-om jikourè ! Toud an dud 'h ee da gerc'he(d) un tamm kig** : Les gens étaient pénétrés de charité quoi ! Et les gens s'entraidaient ! Tout le monde allait chercher un bout de viande *(Kareis)*
- **Dre charitie** : Par charité ; **Boñ, me(d) lod-ell tàe memes-tra, 'vel larer : Dre charitie, dé gerc'he(d) kig ha' bêè an tamm pet(r)a !** : Bon, mais sinon quand-même, comme on dit : Par charité, pour chercher de la viande et payer un peu quoi ! *(Kareis)*

**CHAPO** ['ʃapo] : n.m. (pl. **-iou** [ʃa'poju]) ; Chapeau

✗ *syn.* : ***tok***

**Ar re-he oa Italianed kasimant toud, ga ur chapo** : Ils étaient quasiment tous Italiens, avec un chapeau *(Ar C'hastell-Ne)*

**CHARABAÑ** [ʃarabɑ̃] : [***charabañ*** 1992] n.m. (pl. **-iou** [ʃara'bɑ̃ju]) ; Char à banc

**Gwelet na an den ba'r charabañ, ar menotou gantoñ** : Elle vit l'homme dans le char à banc, portant les menottes *(An Uhelgoat)* ; **Hezh so ur charabañ oa bet chom(e)t da vrein(añ) 'è** : C'est un char-à-banc qui était resté aussi pourrir *(Speied)* ; **Kar d'ar mar(e)-te oa ket otoiou, vis(e) lak(et) ba ur oetur, ar charabañ** : Car à cette époque il n'y avait pas d'autos, on mettait dans une voiture, un char à banc *(Kleden)*

**CHARPANT** [ʃarpɑ̃n-t] : n.f. (pl. **-ou** [ʃar'pɑ̃ntu]) ; Charpente

✗ *cf.* : ***tôenn***

**Ha neuhe vije lakeet 'e ga ibiliou-koat da zerc'hen ar charpant** : Et alors on mettait aussi avec des chevilles de bois pour faire tenir la charpente *(Skrigneg)* ; **Pegur gwech-all vise stag ar mein-glas deus ar charpant ga ibiliou-koat** : Puisque autrefois on attachait les ardoises à la charpente avec des chevilles de bois *(Landelo)* ; **Hag ar pin, ar sapin d'o(be)r ar charpant ha d'ober tïer ha vïent kass(e)t d'ar sirïou !** : Et le pin, le sapin pour faire la charpente et pour faire des maisons, on les envoyait aux scieries ! *(An Uhelgoat)*

**CHARPANTIER** [ʃar'pɑ̃ntjər] : [***charpantour*** 1790] n.m. (pl. **-ien** [ʃarpɑ̃n'tjɛrjən]) ; Charpentier

✗ *syn.* : ***kalver***

**Ur stal ya, massonïaj ha tôer, charpantier, ameunuser ha plat(r), beb sort a ree, pezh vije ka(v)et d'o(be)r** : Un magasin oui, maçonnerie et couvreur, charpentier, menuisier et de plâtre, il faisait de tout, ce qu'on trouvait à faire *(Kalaner)*

**CHARR(E) / CHERR(E)** ['ʃar(ə)] [ʃær] ['ʃɛr(ə)] : [***charre*** 1659] n.m. (pl. **charrïou** [ʃa'riw] **cherrïou** [ʃɛ'riw]) ; Manche de faux (ce qui permet de conduire la faux) / Charroi / & fig. Comédie

✗ *syn. (manche)* : ***mailh, mober, troad***

◆ Charroi ; **Pé vije sec'h ar voenn ha mad d'ar charre (a-)benn an de war-lerc'h** : Quand le foin était sec et bon pour le charroi le lendemain *(Plouïe)* ; **Ha un' oa (e)n-om ga(v)et ur wech ha oa charr voenn ha oa klask labour a-walc'h** : Et un s'était retrouvé une fois et c'était le charroi de foin et il cherchait du travail *(Poullaouen)* ; **Rôet un tamm douar dèoñ ha rôet dow eujen dèoñ (iv)e (e)vid o(be)r e cherrïou** : On lui donna un bout de terre et on lui donna également deux bœufs pour faire ses charrois *(Landelo)*

◆ fig. Comédie ; **Oh bah ! Me 'ha ! N'on ket 'hond da spontañ ar re-m(añ) blam é e(rr)i ar re-he ahe his-se ! Damai vo yin ar patates ! Me 'h a da zibiñ ma lein ! Amañ, ar re-m(añ) zo ur charre gate !** : Oh bah ! Moi ma

foi ! Je ne vais pas les épouvanter parce qu'ils sont arrivés là comme ça ! Tout à l'heure mes patates seront froides ! Je vais manger mon dîner ! Ici on fait tout une comédie avec eux ! *(Skrigneg)*

➢ **Chærr-valc'h** [ʃær'valᵃx-h] : Manche de faux ; **Pet(r)a vije gwraet deuh an dra-he war ar chærr-valc'h ?** : Comment on appelait ce qui se trouvait sur le manche de faux ? *(Berrien)* ; **Vije montet war ar chærr-valc'h blam da heurtal, d'ampech anê da goueo** : On buttait sur le manche de faux pour pousser, les empêcher de tomber *(Berrien)*

**CHARREAD / CHARRAD / CHARR / CHÆRR** [ʃa'reə] ['ʃarəd-t] ['ʃær] [ʃar] : [***charreat*** 1499] vb. ; Charrier / Charroyer / Conduire (les chevaux, charretier) / Transporter

✗ *syn.* : ***trañsportañ***

◆ Charrier ; **Charret koat d'ober ludu** : Charriez du bois pour faire de la cendre (du feu) *(St-Nigoudenn, Lokarn)* ; **'Benn vise deuet fin mis-gouere oa gleet bet chærreet ar mouded, pé vise mad ar bla** : Avant que la fin du mois de juillet, il fallait que la tourbe soit charriée, quand l'année était bonne *(Brennilis)*

◆ Charroyer ; **Ar c'hoat zo da charr** : Le bois est à charroyer *(Skrigneg)* ; **Ah ya ! Pé vé koueet ar c'harr vé ka(v)et hent braw da charr (a)nèoñ !** : Ah oui ! C'est quand la charrette est tombée qu'on trouve une belle route pour la charroyer ! *(Motre)* ; **An dra-he vise (e)vid cherrañ mein, cherrañ sabrenn, rojou-koat** : C'était pour charroyer des pierres, charroyer du sable, des roues en bois *(Berrien)* ; **Charrad (a)nê barzh penn an ti-karr gad owen teuy an amzer gri** : Les charroyer jusqu'au pignon de la grange de peur que n'arrive le temps rude *(Mael-Karais)* ; **Pilet toud ar gwe mad war 'r ferm ahe gis-se ha laket (aha)nomp da cherrad anèoñ c'hoazh** : Tous les bons arbres abattus sur la ferme là-même et de plus on nous fit les charroyer *(Speied)* ; **Ma vïe fall an amzer vïe ket moien da cherrañ (a)nê, lod a ree berniou rond ba'r park** : Si le temps était mauvais on ne pouvait pas les charroyer, certains faisaient des tas ronds dans le champ *(Berrien)* ; **Houmañ zo ur c'harr (e)vid charrañ plous, foenn, keun(eud), melchen, yeot, beb seurt** : C'est une charrette pour charroyer de la paille, du foin, du combustible, du trèfle, de l'herbe, de toutes sortes *(Berrien)* ; **Goude vise sec'het ar voenn ha charret ga'r c'harr da zigass da 'n ti-skluj da vag(añ) diw veuc'h** : Ensuite on séchait le foin et charroyé jusqu'à la maison de l'éclusier pour nourrir deux vaches *(Kleden)* ; **Hag ar c'harr bras ga'r c'hlwijennou, hezh oa da chærr voenn, petram da chærr ed pe da chærr keuneud** : Et c'était une grande charrette munis de fourragères, elle servait à charroyer le foin ou-bien charroyer le blé ou à charroyer le bois *(Berrien)* ; **Ha neuhe vïe pilet toud ga'n harpon ha drailhet ur c'hoat-kor'nn ga'n heskenn ha charreet ga'r c'heseg neuh(e) !** : Et alors on faisait tout tomber à la scie passe-partout et on coupait un bois de corde à la scie et on charroyait alors avec des chevaux ! *(An Uhelgoat)* ; **Ar mo(d)-s(e), an de war-lerc'h, pé vis(e) charrêt, pé 'h eer dé charr(ad) voenn, ale hop ! Ar vorc'h ba'r bern voenn ha traou ba'r c'harr !** : Ainsi, le jour suivant, lorsqu'on charroyait, lorsqu'on allait charroyer du foin, allez hop ! La fourche dans le tas de foin et tout dans la charrette *(Kleden)* ; **Hag e un' vise chærr, dow garr e gis-s(e) hag dow vé ba'r gêr, a-wechou tri, (é) ticheñch (a)nê maes dac'h (ar) c'harr, neu'n vise un' karg(añ)** : Et il y en avait un qui charroyait, deux charrettes comme ça et deux sont à la maison, parfois trois, l'extrayant (fumier) de la charrette, il y avait alors un qui chargeait *(Speied)*

◆ Conduire (les chevaux, charretier) ; **Charr' ar c'heseg** : Conduire les chevaux *(Skrigneg)* ; **N'eus kemed pa vijer war an droc'héres vijer aseet à charrañ 'nê** : Il n'y a que lorsqu'on était sur la faucheuse que nous étions assis à les conduire (les chevaux) *(Skrigneg)*

◆ Transporter ; **Med d'ar mare-se na oa ket pomperien, na kamioniou oa ket (iv)e da charrea(d) dour (e)vel zo bremañ** : Mais à cette époque-là il n'y avait pas de pompier, ni non-plus de camion pour transporter de l'eau comme il y a maintenant *(Plouïe)*

**CHARREADEG / CHERRIADEG** [ʃare'ɑ:dəg-k] [ʃɛ'rjɑ:dəg-k] : [***charreadeg*** 1931] n.f. (pl. **charreadejou** [ʃarea'de:ʒu]) ; Grand charroi (de)

**Hemañ neus ur charreadeg-teil d'ober** : Il a un grand charroi de fumier à faire *(An Uhelgoat)* ; **Charreadeg-keuneud ha troiadeg-douar** : Grand charroi de bois et grand labour de terre *(An Uhelgoat)* ; **Choñj bet 'h o(be)r cherriadeg-chounai, cherriadeg gouel-Mikael** : Me rappelle être allé faire le grand charroi de choux-navets, le grand charroi de la Saint-Michel *(Speied)* ; **Pegur d'an ampoent-te vïe gwraet toud ar cherreadejou ga kolïou** : Puisque à cette époque-là on faisait tous les grands charrois avec des taureaux *(Landelo)* ; **An dra-h(e) zepand ma reèh ur bern charreadejou, ma reèh ur bern labouriou vis(e) daw lard(añ) (a)nèoñ alïessoc'h pet(r)a !** : Ça dépend si vous faisiez énormément de grands charrois, si vous faisiez énormément de travaux, il fallait la graisser plus souvent quoi ! *(Kareis)*

**CHARRETER / CHARRITER / CHARRITOUR** [ʃa'retər] [ʃa'rit(ə/u)r] : [***charreter*** 1464] n.m. (pl. **-ien** [ʃare'tɛrjən] [ʃari'tɛrjən]) ; Charretier

✗ *cf.* : ***Ankou, karr***

**Charriter, er c'hontrel oa an dra-he lorc'hussañ toud** : Charretier, au contraire c'était ce qu'il y avait de plus glorieux *(An Uhelgoat)* ; **Eürusamant oa ur charreter kozh ba'r vecher krog barzh ennoñ** : Il est heureusement tenu par un vieux charretier de métier *(Poullaouen)* ; **Ar sabrenn petramed ar vein vise kasset ga'r charriter ga'n temporellou** : Le sable ou-bien les pierres étaient envoyées par le charretier avec les tombereaux *(Berrien)* ; **Ur charretour gad un denn vad (é) sklejañ bilhou da vord an hent** : Un charretier avec un bon attelage traînant des billes de bois jusqu'au bord de la route *(Poullaouen)* ; **An heñi oa ar charreter, na e vreur ba'r park da jikour anèoñ d(é) skarzh(añ)** : Celui qui était le charretier avait son frère dans le champ pour l'aider à vider (fumier) *(Speied)* ; **Charriter, daw é kared ar c'heseg ! Daw é kaou(d) gwad-keseg ba'n dow(o)rn ha ba'r penn !** : Charretier, il faut aimer les chevaux ! Il faut avoir les chevaux dans le sang ! *(Skrigneg)* ; **Hezh oa charritour hag hezh so bet 'tigass(ed) mouded ahe ga i geseg, stag anê war 'r bagoniou da zond da-beked an nec'h demp da dap(añ) an hent** : C'était le charretier et il envoyait la tourbe là à cheval, il les attachait aux wagons pour aller jusqu'en haut afin que nous prenions la route *(Brennilis)* ; **An hi(ni) vije kontell (e-)be(d) gantoñ : « Ah ! Te n'out**

**ket ur charritour mad ! » Vije lar(e)t daoñ, toud ar charritourien oa saños(et) da gaoud ur gontell ba o go(de)ll !** : Celui qui n'avait pas de couteau sur lui, on lui disait : « Ah ! Tu n'es pas un bon charretier ! » Tous les charretiers étaient censés avoir un couteau dans leur poche ! *(Skrigneg)*

**CHASSEAL / CHACHEAL** [ʃa'seːəl] [ʃa'ʃeːəl] : [***chasseal*** 1633] vb. ; Chasser

**Go(ude)-se oagn aet o-dow da chacheal neuhe** : Ensuite ils partirent alors tous les deux chasser *(Landelo)* ; **Ma skolêr oa chacheal gad e zow gi kouchant** : Mon instituteur chassait avec ses deux chiens couchants *(An Uhelgoat)* ; **Ha c'hoazh eh een da chasseal c'hoazh sete vijen ket kalz ba'r yêr** : Et de plus j'allais chasser donc je n'étais pas beaucoup à la maison *(Skrigneg)* ; **Me(d) (a-)benn meus chasseiet (a)nê deus ur penn a'h eent d'ar penn-ell** : Mais quand je les ai chassés d'un bout ils vont de l'autre *(Kleden)* ; **Ma ! Hañw oa-ñw deut un tamm (me)mes-tra ha 'h ee da chacheal, oa pe(va)r bla ha pe(va)r-ugent** : Eh bien ! Il était quand-même un peu avancé en âge et il allait chasser, il avait quatre-vingt-quatre ans *(Speied)* ; **Me zespun un neubeud sè pennou-tousseg, (ne)med un neubeud traou ar gis-se ha chasseal a ran un tamm bihan** : Moi je ramasse donc quelques champignons, que des petits trucs comme ça et je chasse un petit peu *(Ar Fouillez)* ; **Ha 'h ee d(a) jacheal ha 'h ee-heñw war-lerc'h vïe passeet ar chachourien-all, da wel (ha)g-eñw nïe bet ka(ve)t un dra b(e)nnag war o lerc'h dê 'e** : Il allait chasser et il allait après que les autres chasseurs furent passés, pour voir s'il n'aurait pas trouvé non-plus quelque chose après eux *(Speied)* ; **Honn(e)zh zo ur gavotenn in tri-ha-pevar (iv)è med un tri-ha-pevar ha n'é ket braw da gontañ, kar gan ar pajou chassees da dro(a)d klei deus an tamm dow hag an tamm pevar** : Ce n'est une gavotte en trois-et-quatre non-plus mais une trois-et-quatre qui n'est pas facile à compter, car pour tes pas tu chasses ton pied gauche au deuxième et au quatrième temps *(Plourac'h)*

**CHASSEER / CHACHEOUR / CHACHOUER** [ʃa'seːərl [ʃa'ʃewᵘr] [ʃa'ʃuwər] : [***chasseür*** 1709 ; ***chaçzeour*** 1732] n.m. (pl. **-ien** [ʃaʃu'ɛːrjən] **chachourien** [ʃa'ʃurjən]) : Chasseur

**Me meus dow chachouer a teu (a-)benn arc'hoazh da glask o lein** : J'ai deux chasseurs qui viennent demain prendre leur dîner *(Plouie)* ; **Pugur oan chacheour c'hoazh, n'on ket bet chacheour (ne)med pe(va)r bla (aha)naon 'e** : Puisque j'étais encore chasseur, aussi je n'ai été chasseur que quatre ans *(Speied)* ; **Ba'r gêr-all amañ gi-m(añ) oa bet oa chachourien, med n'eus ket kén ! N'eus ket chacheour (e-)bed abow(e) é marw an heñi divèoñ** : Dans l'autre village ici-même, il fut un temps où il y eut des chasseurs, mais il n'y en a plus ! Il n'y a plus de chasseur depuis que le dernier est mort *(Speied)*

**CHASUBELL** [ʃa'zyːbəl] : n.f. ; Chasuble (habillement)

**Ha vijent mouchet ga'r liw vije chasubell ar person ! Violet ! Téñval** : On les voilait de la même couleur que la chasuble du recteur ! Violet ! Sombre *(Skrigneg)*

**CHATAL** ['ʃatəl] : [***chatal*** 1499] n.m. ; (du) Bétail

✗ *syn.* : ***saouteier***

**Ar chatal marw** : Le bétail mort *(Poullaouen)*

**CHATO** ['ʃato] : n.m. (pl. **-iou** [ʃa'toju]) ; Château fort

✗ *cf.* : ***maner***

**Med ahe zo ur chato ne(ve) ba-dreñw** : Mais là-derrière se trouve un nouveau château *(Plonee)* ; **Ha voa ur mell chato ene paotr-powr !** : Et il y avait là-bas un énorme château, mon pauvre ! *(Plonee)* ; **Oh yè, ba-lec'h oa tammou chatoiou mo(d)-s(e), ar re-h(e) oa 'vis(añ) (a)tô !** : Oh oui, là où il y avait quelques châteaux comme ça, ceux-là visaient toujours ! *(Laz)* ; **Set(ou) an otro dalvee k(et) ar boan dèoñ (ne)med retourn d'e chato en-dro ha mond d'ar gêr da gaoud e dud** : Le monsieur n'avait rien d'autre à faire que de retourner à son château et rentrer à la maison retrouver ses gens *(Plonee)* ; **Ba'r chatoiou ha'n traou zo sort-se bord ar stankou-dour, vé laket sort-se da zikoriñ** : Il y en a des comme ça dans les châteaux et autres au bord des étangs d'eau, on les met comme ça pour décorer *(Pluskelleg)* ; **Pé oa-ñw digoueet ba Paris ba'r chato oa deut ar vatezh da daol ur bann'h dour maes** : Lorsqu'il arriva à Paris au château la domestique vînt jeter un coup de flotte dehors *(Landelo)*

**CHECH** [ʃɛ̃ʃ] : [***sach*** 1732] n.m ; Tir (vers soi) / Traction (action de tirer)

**Chechou war hom blew ! Ur chech war hom blew !** : Tirer nos cheveux ! Un tir sur nos cheveux ! *(Karnod)* ; **C'hwi a lake-hè war ho koûg doc'h ha c'hwi a larè, ma tàe ket founnus walc'h en-dro, neu'n c'hwi ree un tamm chech dèoñ war i benn ha heñw droiè neu'n ha valeè 'è neb flastr(añ) netra (e-)bed !** : Vous les mettiez sur votre cou (guides) et vous disiez, s'il ne revenait pas assez rapidement, alors vous lui faisiez une légère traction sur la tête et alors il tournait et marchait également sans rien écraser du tout ! *(Speied)*

➢ **Ur chech-troad** : Un croche patte *(Ar Fouillez)*

**CHECHADEG** [ʃɛ'ʃɑːdəg-k] : [***saichadecg*** 1732] n.f. (pl. **chechadejou** [ʃɛʃa'deːʒu]) ; Bousculade

✗ *syn.* : ***chech-blew*** ; & *cf.* : ***chech, chechadenn***

**Bet oa bet chechadeg paotr-powr !** : Il y avait eu de la bousculade mon pauvre ! *(Plouïe)*

**CHECHADENN** [ʃɛ̃'ʃɑːdən] : [***zachadenn*** 1878] n.f. (pl. **-ou** [ʃɛ̃ʃa'dɛnu]) ; Action de tirer / Traction

**CHECHAÑ / CHECHED / CHECHO / CHÉNCHAÑ / CHAÑCHAÑ** ['ʃɛ̃ʃə(d-t)] ['ʃẽʃə] ['ʃɛ̃ʃo] ['ʃɑ̃ʃə] : [***sacha*** 1659] vb. ; Attirer / Tirer / fig. En foutre un coup

✗ *m. dér.* : ***dichechañ*** ; *cf.* : ***tennañ***

◆ En foutre un coup ; **Golc'hiji gross ahe oagn, me(d) pa vije daw dit mond d'ar stêr ga'r reñ-he vije daw dit cheched hañ !** : C'étaient de grosses couettes, mais lorsqu'il fallait que tu apportes à la rivière, il fallait que tu en foutes un coup hein ! *(Ar Fouillez)*

◆ Tirer ; **Chechañ teil ba'n ant** : Tirer le fumier dans le creux du sillon *(Plouïe)* ; **Ar chô cheche ga e vruched** : La monture tirait avec son poitrail *(Skrigneg)* ; **Sete vijent chechet deus tu pe du** : On les tirait donc d'un côté ou de l'autre *(Skrigneg)* ; **Chadennou da chechañ hag ur landennou da gass anê** : Des chaînes pour le tirer et une paire de cordes fines pour les guider *(Skrigneg)* ; **Oh ya toud stag deuh ar c'harr, visent ba'r limon, an heñi-all (é) chechañ ga'r jujou** : Oh oui tous attelés à la charrette, ils étaient au limon, l'autre tirait avec les traits *(Plonee)* ; **Ha goude-se vije daw drailh an dra-he ga'n trañch bras (e)vid torriñ ha cheched toud ar chouchou** : Et il fallait ensuite défricher à la grande houe pour casser et tirer toutes les souches *(Berrien)* ; **Ya-ya, pugur 'hend-ell beñ nagn ket c'hoant da lakad kalz, ar mod-se vije chechet partoud !** : Oui-oui, puisque autrement ben ils ne voulaient pas trop mettre, ainsi on tirait partout ! *(Pluskelleg)* ; **Med re-wir ! Ha oa renket da hond da gerc'had ur lon-keseg da chechañ warnoñ da zond er-maes !** : Mais c'est véridique ! Et il avait fallu aller chercher un cheval pour tirer dessus pour le faire sortir ! *(Skrigneg)* ; **Oa ket voien da zelc'hen chech war ar veuc'h petramant ar loue vïe bet sa(v)et vall** : On ne pouvait pas continuer de tirer sur la vache ou-bien le veau se serait mal développé *(Ponvel)* ; **Benn chechañ an dorzh deuh a lost ar vorn, a-wichou pise brêet 'nèi** : Avant de tirer la tourte du fond du four, parfois tu l'avais défoncée *(Ponvel)* ; **Ha c'hwi regul ga heñzh (e)vel peus c'hoant deus ar mod da jech ar c'herseg deus ar boemou peus c'hoant d'o(be)r** : Et tu régules grâce à lui comme tu veux la manière de tirer les chevaux selon les sillons que tu veux faire *(Kleden)* ; **Eh beñ toud an dra-s(e) 'h a ba'n ant ha vé chechet ar c'herseg da jecho war'nèi ha vé trôe(t) (a)n douar** : Eh ben tout ça va dans le creux du sillon et on tire les chevaux pour tirer sur elle et on laboure la terre *(Kleden)* ; **Gast ! Ma'hat (e)ma 'n a(v)el d'an nec'h, kar chech' a ra ar chumin(al) ! Ma'hat 'o yin, petram amzer braw** : Putain ! Le vent est probablement d'en haut, car la cheminée tire ! Il fera probablement froid ou-bien beau *(Kleden)* ; **Bet meus bet klêt 'zhpenn deg lon-keseg voa 'vi(d) chéñchañ 'nèoñ d'ahane ha laka(d) 'nèoñ un tu-all neuhe !** : J'ai eu entendu qu'il y avait plus de dix chevaux pour le tirer de là et le mettre alors ailleurs ! *(Pleiben)*

➢ **Ale ! Chechet war ar pezh so !** : Allez ! Servez-vous ! (bon appétit) *(Skrigneg)*

➢ **Chechañ a-dreñw** : Se retirer / Tirer en arrière ; **Med, c'hwi renk chech an ar 'dreñw un tamm bihen (iv)e** : Mais, tu dois tirer la charrue en arrière un petit peu aussi *(Kleden)* ; **Matre'n 'o mastrouilhet hi bouton-kov ma jeches 'dreñw** : Peut-être vas-tu lui souiller le nombril, si tu te retires *(Poullaouen)* ; **Ha chech' 'dreñw pugur vise dow war'naoñ staget ba ar vrec'h-karr** : Et on tirait en arrière puisqu'il y en avait deux sur lui attachés dans le brancard *(Kleden)* ; **Ar c'hazh-porn oa da heurtal ar chouchou ha da chech an ar dreñw ma vïe daw ober** : La curette servait à chasser les souches et de tirer la charrue en arrière si on devait faire *(Berrien)* ; **Ha da-houde vé red dê chech-chech d'ar vrabañ a-dreñw (a)darre (a-)benn echüiñ (a)naoñ** : Et ensuite il leur faut tirer et trier encore le brabant en arrière pour le terminer *(Plouïe)* ; **Ya, pé vije devechou bras, pé vïemp krog o(be)r ar foenn ba'r prajeier, 'n (dr)a-h(e) oa sterd heñ ! Paotr-powr ! Ha vije daw chech a-dreñw mod-se !** : Oui, lorsqu'il y avait les grandes journées, lorsque nous commencions à faire le foin dans les prés, c'était difficile hein ! Mon pauvre ! Et il fallait tirer en arrière comme ça ! *(Pleiben)*

➢ **Chech ar c'harr war e gein** : S'attirer des ennuis *(Plouïe)*

➢ **Chechañ bazh-youd / Jecho ar vazh-youd** : Tirer le bâton de bouillie (jeu trad.) ; **Hag a vijent chechañ bazh-youd, vijent chetañ mein-poues, sevel an ahel-karr** : Et ils tiraient le bâton de bouillie, lançaient le poids, levaient l'essieu de charrette *(Plourac'h)* ; **Jecho 'r vazh-youd, ur c'hoa(r)i nerzh** : Tirer sur le bâton de bouillie, un jeu de force *(Kergrist)*

➢ **Chechañ da *udb.*** : Tirer de *qqchose* (ressembler) ; **Me meus ur vochenn ahe so chechañ d'an hesk** : J'ai là un bouquet d'arbres qui tire de la laîche *(Ponvel)*

➢ **Chech dre-dreñw** : Tirer par l'arrière ; **Pé vije laret d'ar c'heseg dond zougès da vrabañ ha chechès dre-dreñw** : Lorsqu'on disait aux chevaux de venir tu portais ton brabant et tu tirais par-derrière *(Plouïe)*

➢ **Chech e anal** : Avoir le souffle pénible / Reprendre son souffle ; **Oh ! (E)ma-heñw chech e an(al) gantoñ, n'ey ket pell !** : Oh ! Il a le souffle pénible, il ne vivra pas longtemps *(Kleden)* ; **Tà ket 'benn dé jech e anal gantoñ kin, da respirañ…** : Il n'arrive plus à reprendre son souffle, à respirer… *(Kleden)*

➢ **Chech e re(w)r gantoñ a-dreñw dalc'h-mad** : Être constamment un tire-au-flanc *(Plouïe)*

➢ **Chech e vilhed fall** : Tirer le mauvais billet ; **(A-)wechou a chechent o bilhed fall** : Parfois ils tiraient le mauvais billet *(Skrigneg)*

➢ **Chech e votou** : Se tirer ; **Jech da votou !** : Tire-toi ! *(Poullaouen)*

➢ **Chechañ e vri gantoñ** : Se retirer ; **Me ma ket bet amzer (ne)med chechañ ma vri ganen-me heñ** : Je n'avais eu le temps que de me retirer hein ! *(An Uhelgoat)*

➢ **Chechañ ga toud e nerzh** : Tirer de toutes ses forces ; **Kàer ma chechañ ga toud ma nerzh** : J'avais beau tirer de toutes mes forces *(An Uhelgoat)*

➢ **Chech ganez !** : Sers-toi ! (à table) *(Plouïe)*

➢ **Chech jeu** : Attirer la discorde ; **Traou boutin a-bred pe divêd jech jeu** : Les choses communes attirent tôt ou tard la discorde *(Poullaouen)*

➢ **Chech *udb.* deus** : Tirer *qqchose* de ; **Ya, kalz muioc'h a douar fall 'vid a re-vad ! Med essêet vije o(be)r un dra menneket gante toud, chechou dïonte 'vel vije gallet ober** : Oui, beaucoup plus de mauvaises terres que de bonnes ! Mais on essayait d'en faire toutes quelque chose, tirer le plus qu'on pouvait d'elles *(Sant-Nigouden)*

➢ **Chechañ war** : Boire (en tétant au biberon) ; **Toud an dud ree da zenañ hag an hi(ni) ree ket, neuhe vije ur voutailh hag a vije formet un dra mennaket daoñ da chechañ war'nèi** : Tout le monde donnait la tétée et celle qui ne le faisait pas, il y avait alors une bouteille et on lui formait quelque chose pour qu'il puisse boire à la bouteille *(Skrigneg)*

- ➢ **Chech war ar bara** : Sers-toi en pain *(Berrien)*
- ➢ **Chech war e gorv** : Tirer sur la guigne ; **Ene vé chechet war da gorv** : Là ça te tire sur la guigne *(Plouïe)*
- ➢ **Chechañ war un tu** : Tirer dans une direction ; **Chech war an tu klei** : Tirer à gauche *(Skrigneg)* ; **Chech war an tu-dïou** : Tirer sur la droite *(Skrigneg)*
- ➢ **En-om chechañ** : Se cacher / Se retirer / Se terrer / S'en tirer ; **N'eus nitra d'ober nemed en-om chechañ** : Il n'y a rien d'autre à faire que de se retirer *(Ar Fouillez)* ; **Me zo barreg walc'h da 'n-om jecho !** : Je suis tout à fait en mesure de m'en tirer ! *(Poullaouen)* ; **Me(d) ar buzhig pa vegn ba'n douar 'è a 'n-om chech 'è** : Mais les vers de terre, lorsqu'ils sont dans la terre, se terrent également *(Skrigneg)*

**CHECH-DREÑW** [ʃɛ̃ʃ'drẽw] : ad. ; Feignant (-e) / Paresseux (-se) / À la traîne

✗ *syn.* : ***breiner-boued, diwar-lerc'h, feneant, lor, rus-rewr***

**Be vê tud ha' vije chech-dreñw dalc'h-mad** : Il y avait des gens qui étaient constamment à la traîne *(Plouïe)*

**CHECH-E-REWR** [ʃɛ̃ʃe'rɛ:r] : ad. & n. ; Tire-au-cul / Tire-au-flanc

**Hemañ zo ur chech-e-rer !** : C'est un tire-au-cul ! *(Plouïe)* ; **Hezh é chech-e-rèr gantoñ** : C'est un tire-au-flanc *(Motre)* ; **Hezh zo chech-e-rèr gantoñ deus partoud** : C'est un tire-au-flanc de partout *(Plouïe)*

**CHED / CHID** [ʃe:d-t] [ʃi:d-t] : [***ched*** 1927] n.m. (pl. **-ou** ['ʃe:du] ['ʃi:du]) ; Gîte / Repère

**CHEF** [ʃɛf] : [***chef*** 1992] n.m. (pl. **-ou** ['ʃɛfu]) ; Chef

✗ *syn.* : ***patroñ, penn-bras*** ; & *cf.* : ***ozhac'h***

**De Kerlec'h oa chef, añfeñ oa segneur ba'r Rusquec** : De Kerlec'h était chef, enfin seigneur au Rusquec *(Landelo)* ; **Sete oan à'h o(be)r charriter hag ar chef un tamm, oamp kemetomp hon-dow** : Je faisais donc le charretier et un peu le chef, nous n'étions que nous deux *(Skrigneg)* ; **Hag ar re vé 'n-om okupiñ 'veldit 'è deusouti ha neuhe un' deuh ar chefou oa ene 'è** : Ceux qui, comme toi, s'occupent d'elle et il y avait alors aussi un des chefs *(Skrigneg)*

**CHÈK** [ʃɛk] : n.m. (pl. **-ou** ['ʃɛku]) ; Chèque

**Gwech (e-)bed meus bet mé chèk ga heñi e-bed d'anê** : Je n'ai jamais eu mon chèque d'aucun d'entre eux *(Speied)*

**CHELP** [ʃɛlp] : n.m. ; Serpe (cf. **chalp)**

**CHEMISETENN / CHIMEJETENN / JEMEJETENN / JUMEJETENN** [ʃemi'zɛtən] [ʃime'ʒɛtən] [ʒ(e/y)me'ʒɛtən] : [***chemitezenn*** XIX^e^] n.f. (pl. **-ou** [ʃemizɛ'tɛnu] [ʃimeʒɛ'tɛnu] [ʒ(e/y)meʒɛ'tɛnu]) ; Gilet épais du costume traditionnel breton

✗ *syn.* : ***rokedenn*** ; & *cf.* : ***jiletenn, vestenn***

**Ar chemisetenn, 'benn pé vise tomm** : Le gilet, quand il faisait chaud *(Kareis)* ; **In kernevodes ga hi c'hoef ha-toud ! Ar vrozh hir hag ar jemejetenn ha neuhe ar boned du** : En kernevodes avec sa coiffe et tout ! La longue robe, le gilet et alors le bonnet noir *(Skrigneg)* ; **Med daon ! Gwel a-walc'h a vé pé 'h ees vorz da be-sort fetou ahe pa vent gwisket ga o jemejetennou !** : Mais diantre ! On voit bien quand on va à n'importe quelle fête lorsqu'elles sont vêtues de leur gilet *(Skrigneg)* ; **Un tamm vestenn berr ha tew é ar jemejetenn ! Berr-berr ha sterdet amañ hi-mañ ha kroaset ahe his-se ! Ha c'hoazh é ar mañchou deusoute zo leden !** : La « jemejetenn » est une petite veste courte et épaisse ! Très courte, serrée ici et croisée là ! Et encore que ses manches sont larges ! *(Skrigneg)* ; **An hini nïe c'hoant d'o(be)r ur bragou neve teue ga an danve ha va mamm ree 'nê, pe ur palto pe ur chaossonou pe un tavañcher pe ur chimejetenn pe ur vrozh... Toud ouïe o(be)r !** : Celui qui voulait faire un pantalon neuf venait avec le tissu et ma mère les faisait, ou un paletot, des chaussons, un tablier, une chemise ou une robe... Elle savait tout faire *(Ar Fouillez)*

**CHEÑCH / CHAÑCH / CHAÑJ / JEÑCH** [ʃɛ̃jʃ] [ʃɑ̃ʒ] [ʃɑ̃ʃ] : [***chang*** 1499 ; ***chench*** 1732] vb. ; Changer / **CHEÑCHET** ['ʃɛ̃jʃəd-t] p.p. (après le verbe **be**) : Changé (-e) / Différent (-e)

✗ *cf.* : ***diferañs, dishéñvel***

◆ Changer (/-é) : **Chañj liw ga an a(v)el-suilh** : Changer de couleur à cause du vent roussissant *(Kergloff)* ; **An dra-he a chañch hañ !** : Ça change hein ! *(Kergloff)* ; **Neus ket chañjet kalz (a)nèi** : Elle n'a pas beaucoup changé *(Kleden)* ; **Med neuhe é daw din cheñch micher** : Mais alors il faut que je change de métier *(Landelo)* ; **Ar powr-kozh pé cheñche i roched** : Le mendiant lorsqu'il changeait de chemise *(Skrigneg)* ; **Ha ma chañjefen m'akordeoñ ?** : Et si je changeais d'accordéon ? *(Skrigneg)* ; **Eürusamant é bet chañch(e)t an traou 'è !** : Heureusement que ça a changé aussi ! *(Kareis)* ; **Lar é cheñchet toud an traou ! Toud an traou !** : Que les choses ont changés ! Tout ! *(Skrigneg)* ; **Ur wech aet Sant-Riwal cheñch, Brennilis cheñch tamm (iv)e** : Une fois passé Saint-Rivoal ça change (le breton), Brenniliz ça change un peu aussi *(Lannedern)* ; **Med vé ket chañjet kalz ar c'hleier, an dra-s(e) bada pell !** : Mais on ne change pas beaucoup les cloches, ça dure longtemps *(Ponvel)* ; **Med petra neus gwraet dit cheñch ? Oas ket braw ahe ba Kroas-Stefan ?** : Mais qu'est-ce qui t'a fait changer ? Tu n'étais pas bien là à Croix-Stéphan ? *(Plouïe)* ; **Ha Pennity bremañ neus cheñchet (a)boe anean-me (a)nèi, n'é ket memes-mod kin** : Et Pennity a maintenant changé depuis que je le connais, ce n'est plus pareil *(Ponvel)* ; **Med war-lerc'h pén oar komañset d'o(be)r ga'n id ha ga'n traou-te eh beñ ar prich chañche beb pla** : Mais par la suite lorsqu'on commença à utiliser le blé et ces choses-là eh bien le prix changeait chaque année *(Sant-Wazheg)* ; **Me**

**lar an dra-he bremañ, pugur bremañ a-wichou vegn bet ur c'hrogad gad un' hag a cheñchont** : Maintenant je dis ça, puisque parfois de nos jours ils ont été une période (en couple) avec un et ils changent *(Skrigneg)* ; **Med go(ude)-se oa eñvant(et) ar brabañ ha neu'n gwraet diw rod, ha 'benn-neuhe jañche-hè tu ba'r pennou** : Mais ensuite le brabant fut inventé et alors fait deux roues, et pour-lors elle changeait de sens dans les bouts (de sillon) *(Speied)* ; **An traou n'eint ket cheñchet 'nê, matreh(e) eint cheñchet tu, cheñchet bro, med 'n-im gann a ra an dud ato !** : Les choses n'ont pas changé, peut-être ont-elles changé de direction, changé de pays, mais les gens se battent toujours ! *(Pleiben)* ; **Cheñchet vo serten traou, me(d) ar linennou bras vent ket cheñchet : An dud so 'tirij an dra-he, ar re-he jeñchont ket 'nê !** : On changera certaines choses, mais les grandes lignes ne sont pas changées : Les gens qui dirigent ça ne changent pas ! *(Lannedern)*

◆ Différent (-e) : **Cheñchet é an ano daoñ** : Son nom est différent *(Berrien)* ; **Cheñchet zo kalz diboe** : C'est très différent depuis *(Plouïe)* ; **Oh ma Doue ! Daon ! Cheñchet é toud !** : Oh mon Dieu ! Diantre ! Tout est complètement différent ! *(Skrigneg)* ; **An traou zo cheñchet toud** : Tout est différent *(Plouïe)* ; **Chañchet é an traou an de-fenoñs** : Tout est différent aujourd'hui *(Poullaouen)* ; **Bremañ zo kalz blavechou 'zo an amzer zo cheñchet** : Ça fait une paire d'années maintenant que le temps est différent *(Plouïe)*

- **Be e(rr)i cheñchet e spered** : Être d'une autre mentalité ; **An dra-he zo 'vid tud hag é e'i cheñchet o spered ! N'é ket possubl lar omp é selled deuh an dra-he ! N'eus na moueñ na lost !** : Ça c'est pour des gens qui sont d'une autre mentalité ! C'est pas possible que nous soyons en train de regarder ça ! Ça n'a ni queue ni tête ! *(Skrigneg)*
- **Cheñch e zilhad** : Se changer (changer de vêtements) ; **Tap ma douch ha cheñchañ ma dilhad** : Prendre ma douche et me changer *(Karnod)*
- **Cheñch mod d'an traou** : Changer l'ordre des choses ; **Maleur evitout ma cheñcheches mod d'an traou !** : Malheur à toi si tu changes l'ordre des choses !! *(Berrien)*
- **Cheñch penn d'an ti** : Chercher *qqchose* et mettre la maison sens dessus dessous pour la trouver *(Plouïe)*
- **Cheñch penn d'ar gwele** : Changer de sens au lit ; **Ma vé cheñchet penn d'ar gwele** : Si on change de sens au lit *(Berrien)*
- **Cheñch plass** : Changer de place ; **Ma peus c'hoant cheñchefemp plass da weled** : Si tu veux nous changerons de place pour voir *(Lokmarïa)* ; **Chañchen ket plass da ma gamioñ ha oa unneg klïant ga o bidoniou** : Je ne changeais pas de place à mon camion, il y avait onze clients munis de leurs bidons *(Karnod)* ; **N'ounn ket ba b(e-)lec'h oa-heñw 'benn-neu'n (aha)naon, heñ neus bet chañch' plass alïes** : Je ne sais pas où il était pour-lors, il a souvent changé de lieu *(Speied)* ; **Ar loch chome war-lerc'h ha goud(e)-se gouïe deusountoñ i-hun, vïe ket cheñchet plass daoñ** : La hutte reste derrière et ensuite elle s'écroulait d'elle-même, on ne lui changeait pas de place *(An Uhelgoat)*
- **Cheñch tu (deus / da)** ***udb.*** : Retourner *qqchose* / Changer de sens (à) ; **Goud(e)-se neu'n vïe daw chañch tu d'ar sac'h ha rak an dra-he toud !** : Alors ensuite il fallait retourner le sac et racler tout ça *(Lokmarïa)* ; **Chañj ront tu hag ar c'hloier houll (a-)ziga'r person** : Ils changent de côté et le bedeau demande au recteur *(Kleden)* ; **Vé ket klevet mann e-bed ba amañ ! Chañjomp tu ha' welot !** : Ici on n'entend rien du tout ! Changeons de côté et vous verrez ! *(Kleden)* ; **(A-)benn cheñch tu deus toud ar chouchou-lann ha-toud ha neuhe é red dê chech hañ !** : Pour retourner toutes les souches de lande et tout, il leur fallait alors tirer hein ! *(Plouïe)* ; **Ha goude-se pa vise hanter-sec'h vije chañchet tu daoñ gad ar rastell, ar rastell-goat** : Et ensuite lorsqu'il était à moitié sec on lui changeait de sens au râteau, au râteau en bois *(Berrien)* ; **Setu pé vije poah un tu vije cheñchet tu dèi ur wich pe diw, pudur an dra-he chom ket stag deuh ar billig** : Donc lorsqu'un côté était cuit, on la retournait une fois ou deux, puisque ça ne collait pas à la billig *(Skrigneg)*
- **En-om jeñch** : Se changer ; **'N-om jeñch hag 'n-om brepariñ** : Se changer et se préparer *(Sant-Hern)* ; **Kêh d'en-om chañch ha d'en-om fichañ, 'n-om lakad braw** : Va te changer et te rendre élégant, te faire beau *(Sant-Hern)*
- **Hag a jeñch tu** : Réversible ; **Ha lec'h an ar modern jañchè tu, 'vel heñi an trakteur bremañ 'è** : Alors que la charrue moderne était réversible, comme celle du tracteur également maintenant *(Kleden)*

**CHEÑCHAMANT / CHAÑCHAMANT** [ʃɛ̃j'ʃɑ̃m(əd-t)] [ʃɑ̃'ʃɑ̃m(əd-t)] : [***sengeamant*** 1689 ; ***ceñchamand*** 1732] n.m. (pl. **cheñchamañchou** [ʃɛ̃jʃa'mɑ̃(j)ʃu] **chañchamañchou** [ʃɑ̃ʃa'mɑ̃ʃu]) ; Changement / Modification

**Oh ! Cheñchamant zo memes-tra, kara ?!** : Oh ! Il y en quand-même du changement, n'est-ce pas ?! *(Skrigneg)* ; **N'eus ket bet cheñchamant e-bed diboea** : Il n'y a eu aucun changement depuis *(Skrigneg)* ; **An dra-he oa bet komañsamant ar cheñcham'** : Ce fût le commencement du changement *(Lokarn)* ; **Eürusamant zo un tamm chañchamant memes-tra** : Heureusement qu'il y a quand-même un peu de changement *(Berrien)* ; **Ah ya ! Cheñchamant zo heñ ! Mo(d)-se (e)ma... Traou zo cheñchet toud !** : Ah oui ! Il y a du changement hein ! C'est comme ça... Tout a changé ! *(Plonee)* ; **Ar chañchamant gouel-Mikêl zo, echüet é e ferm gantoñ sete oè daw dèoñ klask lec'h-all** : C'est le changement de la Saint-Michel, son bail a expiré il lui fallait donc chercher ailleurs *(Sant-Wazheg)* ; **Med war-lerc'h oa chañchamant, war-lerc'h 'h eer dé gass 'nê dé di ar bouloñjer** : Mais après c'était le changement, après on allait les envoyer chez le boulanger *(Sant-Wazheg)* ; **Ha cheñchamant oa bet, pegur d'ar mar(e)-se oa komañs(e)t an dud da bren(o) amann** : Il y eut du changement, puisqu'à cette époque les gens commencèrent à acheter du beurre *(Lokarn)* ; **Bremañ (e)maint 'klask lakad ar vugwal(e) da gaoseal brezhoneg ! Ha se zo cheñchamant hañ !** : Maintenant ils cherchent à faire parler les enfants en breton ! Et ça c'est du changement hein ! *(Poullaouen)* ; **Ya, chañchamant zo bet, oh ya ! Ba ma amzer gentañ din-m(e), me meus gwel(e)t ur bern chañchamant heñ !** : Oui, il y a eu du changement, oh oui ! Dans mon âge tendre à moi, j'ai vu un tas de changements hein ! *(Kareis)* ; **Ha pad ar mar(e)-te vise chañchet plass, chañche an dud plass fin mis-meurzh, ar chañchamañchou vise gwraet deus an dra-s(e) !** : Et pendant cette période on changeait de domaine, les gens changeaient de domaine à fin du mois de mars, on appelait ça les changements ! *(Karais)* ; **Me deja, dre ma oan ga ur lesvamm, houz(e)s a-walc'h, me ma ket ka(v)et chañchamant kalz, pugur ur**

**lesvamm zo ur lesvamm !** : Moi déjà, du fait que j'étais avec une marâtre, tu sais bien, je n'avais trouvé beaucoup de changements, puisque une marâtre c'est une marâtre ! *(Poullaouen)*

**CHEÑJAL** ['ʃɛ̃jʒəl] : vb. ; Songer (cf. **soñjal**)

**CHEÑK** [ʃɛ̃ŋk] : [***chic*** 1659] n.m. ; Menton

✗ *syn.* : ***groñj***

**Lod lar ar hroñj, lod-all lar ar cheñk, dow sort vé laret** : Certains disent « groñj », certains autres disent « cheñk », on dit des deux façons *(Lannedern)*

**CHENTIL / CHINTIL / JENTIL / JINTIL / JANTIL** ['(ʃ/ʒ)entəl] [ʃintil] ['ʒɑ̃tiʎ] ['ʒintil] : [***gentil*** 1499] ad.; Gentil (-le)

**Me(d) hou(zh) oa jentil** : Mais elle était gentille *(Skrigneg)* ; **Tud a-zoare ha chentil-tre** : Des gens de bonne manière et très gentils *(An Uhelgoat)* ; **Oh ya jantil é-heñw 'e !** : Oh oui il est gentil *(Kleden)* ; **Ah ! Ur plac'h chentil a oa hoñzh !** : Ah ! C'était une femme gentille ! *(Skrigneg)* ; **Ha hoñ(zh) oa ur plac'h ko(zh) chentil ! An dra-he oa !** : Et c'était une vielle femme gentille ! Ça elle l'était ! *(Skrigneg)* ; **Ya-ya, me(d) jentil oagn toud ! Mignon egn toud diñ !** : Oui-oui, mais ils sont tous gentils ! Ils sont tous mignons envers moi ! *(Plourac'h)* ; **Hag ur plac'h chentil ha-toud hag ur plac'h kapobl ! Hag a gement mod oa toud !** : Et une fille gentille et tout, une fille capable ! Et tous les qualificatifs possibles ! *(Skrigneg)* ; **Hag hezh neuhe 'n-heñi vé laret oa-hañw un dèn chintil-tre hag oa ket voien da gaoud gwelloc'h** : Et c'est de lui qu'on disait qu'il était très gentil et qu'on ne pouvait avoir mieux *(Landelo)* ; **Ar reñ-he 'n-om ga(v)o jintil, p(a) oagn 'h erruet oagn jintil, med goud(e) me oaron ket pe-sort mod (v)o kont !** : Ils deviendront gentils, ils étaient gentils lorsqu'ils étaient arrivés, mais après je ne sais pas comment ça va se passer ! *(Karnod)* ; **Heñ na ti e-bed 'è am(añ) 'ta ! (Ne)med i vustetenn ! Heñ vije 'h o(be)r an dro, me(d) hezh oa ur paotr chentil** : Il n'avait donc pas non-plus de maison ici ! Seulement sa musette ! Il faisait le tour, mais c'était un garçon gentil *(Skrigneg)* ; **Ha neuhe voa serten deuhoute voa chentil-(a)bomin(abl) ! Med ur serten-all voa tud ha' groge partoud lec'h e ga(v)ent, mechant !** : Certains d'entre eux étaient alors extrêmement gentils ! Mais certains autres étaient du genre à crocher partout où ils trouvaient, méchants ! *(Plonee)*

➢ **Deuh ar jentillañ toud** : Des plus gentils (/gentilles) qui soient ; **Ah ! Da vamm oa sirivus a'ha ! Ha koulskoude oa ur plac'h deuh ar jentillañ toud !** : Ah ! Ma foi ta mère était sérieuse ! Et pourtant c'était une femme des plus gentilles qui soient ! *(Skrigneg)*

**CHERDRIN** ['ʃɛrdrin] : n.m. ; Jardin (cf. **jardin**)

**CHERL / CHERN** [ʃɛrl] [ʃɛrn] : [***jarl*** 1732 (cf. vx. fr. *jerle*)] n.f. (pl. **-ou** ['ʃɛrlu]) ; Urne / Coffre / Banc clos

✗ *syn.* : ***bank, bank-tosser, koufr*** ; & *cf.* : ***bouest, kofr***

**Sa(v)et na gol(o) ar chern** : Il avait levé le couvercle du banc clos *(Poullaouen)* ; **Ur gwele-klos oa hag ar chern oa ene di-règ** : Il y avait un lit clos et le banc clos était là-devant *(Lokmarïa)* ; **Ma'hat vis(e) laket ar bleud 'vid ar loueou ba'r chern** : On mettait probablement de la farine pour les veaux dans le banc clos *(Ponvel)* ; **Ur chern, med hezh oa ba'r grign(er) ba du-m(añ)** : Un banc clos, mais il était dans le grenier chez moi *(Ponvel)* ; **Ha ba'r chern oa vïe laket ar bleud ha goud(e)-se neu'n ha leun bleud barzh ha vïe gwraet un toull ba'r bleud ha vïe mesket mad** : Et c'était dans le banc clos qu'on mettait alors ensuite la farine et plein de farine dedans et on faisait un trou dans la farine et on mélangeait bien *(Lokmarïa)*

**CHERR** [ʃɛr] : interj. ; Tout en (cf. **e-serr**)

**CHERRAÑ** [ʃɛrə] : vb. ; Charroyer (cf. **charread**)

**CHERRAÑ / JERRIÑ / CHARR / SERRED / SARR** ['(ʃ/ʒ)ɛːr(ə)] ['(ʃ/ʒ)ɛːj] [ʃɑːr] ['sɛːr(ə)d-t] [(z/s)ɑːr] : [***seraff*** 1499 ; ***serry*** 1632] vb. ; Fermer / Ramasser / (se) Refermer / Renfermer

✗ *syn.* : ***dastum, despun, lakad barzh*** ; & *cf.* : ***hadcherrañ***

◆ Fermer ; **Cherret oa toud** : Tout était fermé *(Plouïe)* ; **Jerriñ i stalafou** : Fermer ses volets à battants *(Poullaouen)* ; **I gontell jerret** : Son couteau fermé *(Skrigneg)* ; **An dra-he vise jerret** : Ça c'était fermé *(Ponvel)* ; **Sarr** [sar] **an nor** : Fermer le porte *(Lannedern)* ; **An nor zo bet sarret** ['sarəd-t] : La porte a été fermé *(Lannedern)* ; **Ha ma zad na jerret ar press !** : Et mon père avait fermé l'armoire ! *(Karnod)* ; **Cherr an nor, cherr an nor ! – Ya damai vo cherr' an nor ha da hinou (iv)e !** : Ferme la porte, ferme la porte ! – Oui tout à l'heure on va fermer la porte et ta bouche également ! *(An Uhelgoat)* ; **Poan neus 'taw ba he zoworn, poan neus sarr he zoworn** : Elle a toujours mal aux mains, il a du mal à fermer ses mains *(Ar Fouillez)* ; **Ur skol zo jerret ahe komañsamant ar bla, chome ket kin (ne)med ur c'hlass** : Une école a fermé là au début de l'année, il ne restait plus qu'une classe *(Skrigneg)* ; **Hag an nor oa jerret, heñw tap e alc'h(w)o deuh i go(de)ll bennaket ha tigor an nor !** : Et la porte était fermée, il prit la clef d'une de ses poches et ouvrit la porte ! *(Landelo)*

◆ Ramasser ; **Heñzh da jerrañ toud ar c'hanetennou** : C'était lui qui ramassait toutes les billes *(Duod)* ; **Sè mond da serred un toullad da gass ganimp** : Aller donc ramasser pas mal de plantes pour que nous rapportions *(Sant-Nigouden)* ; **Go(ude)-se 'n-im jikourè 'cherr foenn c'hoazh 'è** : Ensuite ils s'entraidaient encore pour ramasser le foin également *(Speied)* ; **Plous, greun, toud ! Ar pezh vis(e) cherr(e)t deus (d)indan ar wentéres** : De la paille, du grain, tout ! Ce qu'on ramassait dessous le tarare *(Karais)* ; **An tr(o)ad deus ar pempis oa kreus hag ar re-he vise jerret ha laket da zisec'hañ un tamm** : La tige de la ciguë était creuse et on les ramassait et les faisait dessécher un peu *(Ponvel)* ; **Ha pa oa erro mad, pé oa sec'h a-walc'h vise cherret, vise gwraet berniou ba'r**

**prad, berniou bihen** : Et quand il était bon, quand il était suffisamment sec on le ramassait, on faisait des tas dans le pré, des petits tas *(Berrien)* ; **Alïes pé vijemp 'h ober tornañ hag cherriñ foenn, pe tespugn patates pe fout-pet(r)a ha oa postou ha' oa sterd hañ !** : Souvent lorsque nous battions, que nous ramassions le foin, ou que nous ramassions les patates ou quoi que ce soit, il y avait des postes qui étaient difficiles hein ! *(Plouïe)*

◆ (se) Refermer ; **Oh ! An dra-h(e) ra poan, ya ! Ha sell vije laket lard gwich-all blame dê da je(rr)iñ** : Oh ! Ça fait mal, oui ! On mettait donc autrefois du saindoux afin qu'elles se referment (gerçures) *(Skrigneg)*

◆ Renfermer ; **Ar re-se vé tud charret** : Ce sont des gens renfermés *(Plouïe)*

➢ **Cherriñ an nor war *ub.*** : Fermer la porte derrière *qqn.* ; **Sarr an nor war'naoñ ha dao ! Echu an traou** : Fermer la porte derrière lui et pan ! C'est fini *(Landelo)*

➢ **Cherret defot labour** : Fermé faute de travail *(Poullaouen)*

➢ **Cherriñ ferm** : Bien coincer ; **An dramm diveo ba'r c'hreis (e)vid jerr an horzenn ferm** : La dernière javelle au milieu pour bien coincer la gerbe *(Poullaouen)*

➢ **Cherriñ war *udb.*** : Refermé sur *qqchose* ; **Ah yeo ! Vis(e) lak(et) un torchouer war-gorr(e) ar macheñ ha goud(e)-se vis(e) jerr't war'naoñ** : Ah si ! On mettait un torchon par-dessus le machin et ensuite on refermait dessus *(Ponvel)*

➢ **Cherriñ war ur lon** : Enfermer une bête (dans son enclos...) ; **Ah ya, Yves an de-all oa deut un' maes p(a) oa aet da je'iñ warne hag 'benn oa e(rr)i tost na gwraet sin dèi d'ond war e his 'benn oa e(rr)i da je'iñ, 'benn-neuhe na 'n-om zespunet** : Ah oui, Yves, l'autre jour une (poule) était sortie lorsqu'il alla les enfermer et dès qu'elle s'approcha, il lui fit signe de le suivre quand il arriva pour fermer, pou-lors elle s'était ramassée *(Skrigneg)*

➢ **Rèr-cherret** : Coincée du cul ; **Houzh neus ur rèr cherret** : C'est une coincée *(Plouïe)*

➢ **Serriñ-kruk** : Attraper froid ; **Dala ke(t) ar boan mond maes ga'n amzer-mañ (e)vid serriñ-kruk** : Ça ne vaut pas la peine de sortir de par ce temps pour attraper froid *(Kergrist)*

**CHERRE** [ʃær] ['ʃɛr(ə)] : n.m. (pl. **cherrïou** [ʃɛ'riw]) ; Manche de faux / Charroi (cf. **charre**)

**CHERRER / JERRER** ['ʃɛrər] ['ʒɛrər] : [***serrer*** 1927] n.m. (pl. **-ien** [(ʃ/ʒ)ɛ'rɛrjən]) ; Collecteur

➢ **Cherrer-laezh** ['ʃɛrər,lɛ:z] ['ʒɛrər,lɛ:z] : Collecteur laitier ; **Me oa jerrer-laezh** : J'étais collecteur laitier *(Karnod)*

**CHERR-NOS / CHERR-NOÑS / SERR-NOS** [ʃɛ̀r'no(:)z-s] [ʃɛ̀r'nɔ̃:z-s] [sɛ̀r'no(:)z-s] : [***serr-an-noz*** 1921] n.m. ; Crépuscule / Nuit tombante

✗ *syn.* : ***abardahê-nos, kuz-heol, peus-nos, rous-nos*** ; & *cf.* : ***nos***

**Deut é cherr-nos** : C'est le crépuscule *(Berrien)* ; **Cherret é an noñs** : La nuit est tombée *(Plouïe)*

**CHETA / CHITA** ['ʃetə] ['ʃit(ə)] : [***cheta*** 1992] vb. ; Repairer

➢ **En-om chita** : Se terrer ; **Med labour ra-hè doc'h ar loar, ar passaj, ar plass dé 'n-om chit' dé basseo an de, toud an dra-se ra-hè doc'h ar loar** : Mais ils travaillent selon la lune, le passage, l'endroit pour se terrer pour passer le jour, ils font tout ça selon la lune *(Kleden)*

**CHETAÑ / CHITAÑ** ['ʃetə] ['ʃitə] : [***chetañ*** 1992] vb. ; Jeter / Vomir

✗ *syn.* : *(jeter)* ***skoiñ, sklapañ, strinkañ, taoler*** *(vomir)* ***rechetañ***

◆ Jeter ; **Vis(e) ket chetet nintra (e-)be(d) !** : On ne jetait rien du tout ! *(Brennilis)* ; **(A-)benn nïe echou ga'n orz chete (a)nèi** : Dès qu'il avait terminé d'utiliser la masse, il la jetait *(Landelo)* ; **(A-)benn-neuhe c'hwi jeto ar skrivell dê** : C'est alors que tu leur jetteras l'étrille *(Plonee)* ; **Jetèh ur vorc'had pe diw dê ba'r ras(t)ell** : Vous leur jetiez une fourchée ou deux dans le râtelier *(Kleden)* ; **Hag ar boutailhou vije chetet toud ar mo(d)-se ba'r harzh 'è, ya !** : Et on jetait aussi toutes les bouteilles comme ça dans le talus, oui *(Skrigneg)* ; **Ha neuhe vij(e) ket chetet an traou mod vé gwraet bremañ !** : Et alors on ne jetait pas les choses comme on fait de nos jours ! *(Ar Fouillez)* ; **Ur skeul ba bep tu d'ar bern (e)vi(d) chet an dour dre war-horr(e)** : Une échelle de chaque côté du tas pour jeter l'eau par le dessus *(Plouïe)* ; **Glêes ket ar grilhed é kanañ ? Ahe meus chetet 'nê ba ar harzh** : N'entends-tu pas les grillons qui chantent ? Là je les ai jetés dans le talus *(Skrigneg)* ; **Ar reñ-s(e) so traou ha' vise chetet, gwraet un toull ha plantet barzh !** : C'étaient des trucs qu'on jetait, on faisait un trou et les flanquait dedans ! *(Kareis)* ; **Oamp bet é tennañ dour ha kass an dour da chetañ war (a)r plous** : Nous avons tiré l'eau et envoyé l'eau pour la jeter sur la paille *(Plouïe)* ; **Krog un' ba bep pénn d'ar sac'h : Vliw !! Chet (a)nèoñ dreist d'ar pont** : Un crochant dans chaque bout du sac : Vlan !! Jeté par-dessus le pont *(Plonee)* ; **Meus ket-me gwelet chetañ hini e-bed maes gwech e-bed** : Moi je n'en ai jamais vu aucun se faire jeter dehors *(Plouïe)* ; **Me chet ma re ba'h ar broust ahe his-se ha lakeon ket 'nê ba ma c'hompost** : Moi je jette les miennes dans la petite forêt là comme ça, je ne les mets pas dans mon compost *(Skrigneg)* ; **A-wechou vije gwraet war-lignenn, vije chetet ar ganetenn d'an heñi vije an tostañ** : Parfois on faisait en ligne, on jetait la bille à celui qui était le plus près *(Duod)* ; **Hag un devezh, deut war'nèoñ en-dro, komañs chetañ mein war'nèoñ hardi ha fachet ar sant !** : Et un jour, elles lui retombèrent dessus et commencèrent à lui jeter activement des pierres, le saint se fâcha ! *(Landelo)* ; **Ha pé chethen 'neoñ dreist da ma venn, ba-lec'h goueo mo droed da ajel war ar boned !** : Et lorsque je le jetterai par-dessus ma tête, là où il tombera j'aurai le droit de m'asseoir sur le bonnet ! *(Kergrist)* ; **Ya, med krog oa d(a) zibiñ 'nê 'n-ur zond d'ar yêr ha na ket ka(v)et mad 'nê ha chitet 'nê ba'r harzh !** : Oui, mais il commença à les manger en venant à la maison, il ne trouva pas bon et les jeta dans le talus ! *(Skrigneg)* ; **Ha pé vïent aet maes an ti pé vïent aet, (a-)benn mond ba'n hent, komañs mond d'an traoñ ha vije chet' ba kost ar harzh** : Et lorsqu'ils arrivaient hors de la maison lorsqu'ils partaient, avant de prendre la route, commençant à descendre et c'était jeté à côté du talus *(Poullaouen)* ; **Sur ! Traou mad ar mo(d)-se vegn ket chet' d'ar chach anê ! Neu'n 'h añw d'aseo**

**ha 'h añw d'echüiñ (a)nê** : Sûrement ! Des bonnes choses comme ça ne sont pas jetées aux chiens ! Alors je vais m'asseoir et je vais les finir *(Kleden)* ; **Ga da zoworn goud(e) ga'r sailh frikès c'hoazh mïoc'h, pass lesken traou gross ha vije chet' an dra-he d'ar moc'h ba o bailh** : Après dans le seau avec tes deux mains tu écrasais plus encore, ne pas laisser des gros trucs et on jetait ça aux cochons dans leur mangeoire *(Berrien)* ; **Ha vïemp 'taw fourret ba'n toull-te 'taw 'ta krog da duriañ traou, pugur toud ar re-gêr a teue da jet' pezh vije torret ba'n toull-te** : Nous étions toujours fourrés dans ce dépotoir, on commençait toujours par fouir des trucs, puisque tous ceux du village venaient jeter ce qui était cassé dans ce dépotoir-là *(Berrien)* ; **Un neub(eud) saladen vïe chetet barzh 'e, ba-tousk ar ludou jetent, tousk ar petrabes, karotes ha traou mod-se vïe chetet** : On y jetait aussi quelques salades, ils jetaient parmi la cendre, on jetait parmi les betteraves, carottes et des trucs comme ça *(Kolloreg)* ; **Metramant pa chome un tamm barzh foñs ar werenn, me meus bet gwel(e)t ma zad taped 'naoñ : Plouff ! Hag a chete dindan an daol !** : Ou-bien s'il restait un peu dans le fond du verre, j'ai vu mon père le prendre : Plouff ! Et il jetait sous la table ! *(Skrigneg)* ; **Ha goud(e)-se ar ludou ba'n tan neu'n, hezh vis(e) skarzhet bemd(e) heñ ! Ha vis(e) chet' ba ur bern amañ, kontunu vise, vise chet'-hè war ur prad** : Et ensuite alors la cendre dans la cheminée, on la vidait chaque jour hein ! Et on jetait ici dans un tas, c'était en continu, on les jetait sur un pré *(Kleden)*

◆ Vomir ; **Ma vé un' ha' vé mew-dall as(e) gis-s(e) ha' vé c'hwezh ar gwin gantoñ, pet(r)am un' ha neus bet chetet as(e) gis-s(e), gwin ru ha neuhe trenk, ah ! Un aeg(r)enn oa !** : S'il y a quelqu'un qui est complètement soûl là comme ça et qui exhale une odeur de vin, ou bien quelqu'un qui a vomi comme ça, du vin rouge et aussi aigre, ah ! C'était d'une aigreur ! *(Laz)*

- **Chetañ e chupenn** : Enlever sa veste ; **Chet(et) ho chupenn ma peus c'hoant heñ !** : Enlevez votre veste si vous voulez hein ! *(Karais)*
- **Chetañ *udb.* da vale** : Bazarder *qqchose* ; **Med ma vis(e) us(et) ar valc'h un tamm, vis(e) chet'-hi dé val' !** : Mais si la faux était un peu usée, on la bazardait ! *(Kleden)* ; **Oa-hi peus-ne(ve), ur valc'h peus-ne(ve), seto ree droug daoñ chet' (a)nèi dé val' 'è ha na soud(et)-hei** : Elle était presque neuve, une faux presque neuve, ça lui faisait donc aussi du mal de la bazarder, ainsi il la souda *(Kleden)*
- **Chetañ *ub.* war e benn** : Jeter *qqn.* tête la première ; **An heñi-gozh 'tap peg ba hemañ ha chet' (a)nèoñ war e benn ba'r pod-soubenn !** : La vieille le chopa et le jeta tête la première dans la soupière *(Landelo)*
- **Chetañ 'vel chetañ bo ur puñs** : Boire comme un trou (mot-à-mot : jeter comme jeter dans un puits) *(Motre)*
- **Chetañ war un tu** : Envoyer dans une direction ; **Pigur jetè war ar memes tu vis(e) daw doc'h mond ba un tu ha dond goullanter dre an tu-ell ha hadpartïal** : Puisque qu'elle envoyait dans la même direction, il vous fallait aller dans un sens et aller à vide dans l'autre sens et repartir *(Kleden)*

**CHIBOUD / CHILBOUD / JIBOUD** [ʃi'bud-t] ['ʃilbud-t] [ʒi'bud-t] : [***chiboud*** *piquette, boisson de marc* 1904] n.m. ; Roulé-boulé / Culbute / Faillite

✗ *syn. (r.-boulé)* : ***roull touboulig*** ; & *cf. (faillite)* : ***lip ar (loa, saoss, vastreñk), lip e stal, deb ar voutik, torr ar vazh-youd***

- **C'hoari chiboud** : Jouer au roulé-boulé / Faire la culbute *(Plouïe)* ; **N'é ket braw paotred c'hoa'i chiboud ga'r merc'hed** : Les garçons ce n'est pas beau de faire la culbute aux femmes *(Plouïe)*
- **Ober chilboud** : Faire faillite *(Plouïe)*
- **Ober jiboud** : Se dresser sur ses pattes arrière ; **O(be)r reent jiboud** : Ils se dressaient sur leurs pattes *(Poullaouen)*

**CHID** [ʃid-t] : n.m. ; Gîte (cf. **ched**)

**CHIDOUREN** [ʃi'du:r(ə)n] [ʃi'du.wən] : [***chaudouron*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [ʃidu'rɛnu] **chidournou** [ʃi'durnu]) ; Chaudron

✗ *cf.* : ***kaoter, kokelenn, pod-tu, po-fèr***

**Gwelc'hadur ar chidourenou** : La rinçure des chaudrons *(Skrigneg)* ; **Chom a ra kreien ba foñs ar chidour'n ?** : Il reste du gratiné dans le fond du chaudron ? *(Plouïe)* ; **Ale ! Taol ar chidour'n war (a)n tan** : Allez ! Balance le chaudron sur le feu *(Plonee)* ; **Med memes danve (e)vel ar chidour'n, potin !** : Mais de la même matière que le chaudron, de la fonte ! *(Pleiben)* ; **Fars ha an dra-he vije gwraet ba'r chidour'n** : Du far, ça se faisait dans le chaudron *(Skrigneg)* ; **Ha surtoud 'vid puriñ ar chidourenou é mad ar ludi** : Et la cendre est surtout bonne pour astiquer les chaudrons *(Skrigneg)* ; **Krivin vij(e) en-dro d'ar chidour'n ! Heñ vïe mad hañ !** : Autour du chaudron il y a avait le gratin ! C'était bon hein ! *(Skrigneg)* ; **Oh lesk ar re-he neuhe, na rakes ket ar chidour'n, me ray (iv)e !** : Oh laisse-les alors, ne racle pas le chaudron, je ferai aussi ! *(Berrien)* ; **Oh n'é ket daw dit-te rak ar chidour'n ! Ahe (e)ma ar gwellañ !** : Oh ne racle pas le chaudron ! C'est là le meilleur ! *(Berrien)* ; **Eh ! Hag a'h añw direktamant war ma chidour'n ga ma bolennad laezh !** : Eh ! Et je vais directement au-dessus de mon chaudron, munie de mon bol de lait ! *(Skrigneg)* ; **Maes ba chidournou bras ! Re-vras ha vis(e) gwraet tan dindan ar reñ-s(e) !** : Dehors dans de grands chaudrons ! Des grands et on faisait du feu en dessous ! *(Ponvel)* ; **Ha vïe lak(et) ur chidou(r)en war hi gorre dèi hag é lak(et) ar glow tro-àr-dro neu'n** : Et on mettait le chaudron par-dessus (la billig) et on mettait alors la braise tout autour *(Sant-Wazheg)* ; **(A-)benn ar fin oa strinket toud ar youd maes deuh ar chidour'n, oa chom(et) tamm e-bed barzh** : Finalement toute la bouillie avait giclé hors du chaudron, rien n'était resté à l'intérieur *(Plonee)* ; **Me meus gwelet ma mamm o(be)r ha lak a ree glow en-dro d'ar chidour'n ha glow war-horr(e)** : J'ai vu ma mère faire, elle mettait de la braise autour du chaudron et de la braise par-dessus *(Plouïe)* ; **Sañseamant oa mouget, med chome ket mouget, hezh a c'hwee deuzhtu ha sa(v)e ar golo ga e glow ha ga e goat ha toud, me gav braw an dra-he ! Mod teue ar fars maes ar chidour'n, mod a vije c'hweet** : Il était censément à l'étouffé, mais il ne restait pas étouffé, il gonflait de suite et le couvercle se

soulevait avec la braise et son bois et tout, je trouve ça beau ! La façon dont le far sortait du chaudron, la façon dont il était gonflé *(Skrigneg)*

- **Chidouren-patates** : Chaudron dans lequel on fait les patates ; **Ba'r chidour'n-patates vije gwraet ha vije gwraet tan war ar golo** : On faisait dans le chaudron dans lequel on faisait les patates et on fait du feu sur le couvercle *(Skrigneg)*
- **Ar wirione zo ba lost ar chidour'n** : La vérité est cachée au fond du puits (m-à-m. … est au fond du chaudron) *(Kleden)*

**CHIDOURENAD / CHIDOURNAD** [ʃidu'rɛnəd-t] [ʃi'durnəd-t] : [***chidourennad*** 1992] n.f. ; Chaudronnée / Chaudron (de)

✗ *cf.* : ***pofèrad***

**Med neuhe vije gwraet ur pezh chidourennad ahe gis-se** : Mais il faisait alors une sacrée chaudronnée là comme ça *(Skrigneg)* ; **Deut dé zeb, me meus gwraet ur jidournad youd-kerc'h, deut, deus 'tè !** : Viens manger, j'ai fait une chaudronnée de bouillie d'avoine, venez, viens donc ! *(Sant-Wazheg)* ; **Ha pé vise gwraet ur chidourena' (a)val-douar d'ar moc'h vije lak(e)t ar re-vras war-gorr(e) blam dê da boèiad** : Et lorsqu'on faisait une chaudronnée de pommes de terres aux cochons on mettait les grosses au-dessus afin qu'elles cuisent *(Plonee)*

**CHIFOKAÑ** [ʃi'fɔkə] : [***chiffocquin*** XVIII[e]] vb. ; Offusquer / Choquer

✗ *cf.* : ***feukañ***

**An dra-he chifoke (a)ha(n)on** : Ça m'offusquait *(An Uhelgoat)*

**CHIK** [ʃik] : [***chik*** 1992] ad. ; Chic

✗ *syn.* : ***gran*** ; & *cf.* : ***fichet, pentet***

**Boñ chik oè-hi è, med powr oè** : Bon elle était chic aussi, mais elle était pauvre *(Kergrist)*

- **Braw-chik** : Beau et élégant / Belle et élégante ; **Braw-chik ah(e) war ar foto heñ ! Mé mamm peïsañtes ! Ga he goef brod(et) hag he c'holier brodet !** : Belle et élégante là sur la photo hein ! Ma mère en (habit de) paysanne ! Avec sa coiffe brodée et son col brodé ! *(Plonee)*

**CHIKAN** [ʃikɑ̃n] : [***cican*** 1732] n.m. ; (de la) Chicane / Embrouille / Querelle

✗ *syn.* : ***trous***

**Mo(d)-se vije ket chikan** : Ainsi il n'y avait pas d'embrouille *(Ar Fouillez)* ; **A-wichou vije chikan pa vijer charr ar vapeur ha lod houllent ket lak(ad) o c'heseg da chechañ hag sell é re memes-re vije 'labour(a)d dalc'h-mad, houzoh walc'h** : Il y avait parfois de la chicane lorsqu'on tirait la batteuse à vapeur et certains qui ne voulaient pas faire tirer leurs chevaux et c'est donc toujours ceux des mêmes qui travaillaient, vous savez bien *(Skrigneg)*

**CHIKANAL / CHIKANAD** [ʃi'kɑ̃nəl] [ʃi'kɑ̃nəd-t] : [***sicana, chicaneiñ*** 1732 ; ***chicannale*** 1744] vb. ; Chercher les ennuis / (se) Chicaner / Engueuler / Quereller

✗ *syn.* : ***klask afer, langachañ, ober trous***

◆ Chercher les ennuis ; **Tri otrou oa (o) chikanad** : Trois messieurs cherchaient les ennuis *(Ar Fouillez)*

◆ Engueuler ; **Me zo bet chikanet alïes ga'n dra-he** : Je me suis souvent fait engueuler à cause de ça *(Lokmarïa)* ; **Goud(e)-se vije chikanet ga'r bouloñjer** : Ensuite on se faisait engueuler par le boulanger *(Lokmarïa)* ; **Me zo bet chikanet alïes ga ma zud !** : Je me suis souvent fait engueuler par mes parents ! *(Lokmarïa)* ; **Memes an tad hag ar vamm oa chikan' (a)ha(n)on** : Même le père et la mère m'engueulait *(An Uhelgoat)* ; **Hag e reent kime chikanañ anèoñ ! Ha chetañ mein war'nèoñ !** : Elles ne faisaient que de l'engueuler ! Et de lui jeter des pierres ! *(Landelo)* ; **Me voa bet chikanet ga'r re-he ! Me voa bet chikanet ! Beb sort voa laret din** : Je me suis fait engueuler par ceux-là ! Je me suis fait engueuler ! On m'en a dit de toute sorte *(Sant-Wazheg)* ; **Heñ ? Ya-ya ha bremañ ma 'h eeint war jerdin d'un'-all bennaket, beñ neuhe an dud teu da chikanañ, med gwech-all toud an dud oa me(me)s-mod !** : Hein ? Oui, oui et maintenant si elles vont sur le jardin d'un autre, ben alors les gens viennent gueuler, mais autrefois tous les gens étaient à la même enseigne ! *(Berrien)*

◆ Quereller ; **Pa welen pe-naos lar 'n-om chikane a-raog oas ganet !** : Quand je voyais comment ça se querellait avant que tu naisses ! *(Skrigneg)*

**CHIKOLA** [ʃi'kɔːl(a)] : n.m. ; (du) Chocolat (cf. **chokola**)

**CHIKORGNAD** [ʃi'kɔrɲəd-t] : n.f. ; Torgnole (cf. **jilgorgnad**)

**CHIKOUR / J(E/I)KOUR / CHOUKOUR / CHEUKOUR / JOUKOUR / SEKOUR / SOUKOUR** ['ʃikur] ['ʒekur] ['ʒikur] ['ʃukur] ['ʃøkur] ['ʒukur] ['zøkur] ['zukur] : [***sicour*** 1499] vb. ; Aider

✗ *syn.* : ***roiñ un taol-lañs*** ; & *cf.* : ***harpañ***

**Se joukour (iv)è** : Ça, ça aide aussi *(Plourac'h)* ; **Ha gis-se vijen chikour (a)nê** : Et comme ça je les aidais *(Kallag)* ; **Ba-neu'n vis(e) dow zèn choukour** : Il y avait alors deux personne qui aidaient *(Speied)* ; **Ale papa ! Daw doc'h dond ! D(a) chikour** : Allez papa ! Il faut que tu viennes ! Pour aider *(Plonee)* ; **'H een bemde da joukour (a)naoñ di** : J'y allais chaque jour pour l'aider *(Karnod)* ; **Ha'n noblessite jekoure ar re vise didanne** : Et la noblesse aidait ceux qui en faisaient partie *(Kergrist)* ; **An dra-he zepand, med ma jikour ga e wreg** : Ça dépend, mais s'il aide sa femme *(Berrien)* ; **Meus ket gwraet (ne)me(d) chikour 'h o(be)r** : Je n'ai faire qu'aider à faire *(Skrigneg)* ; **Hezh a refe lostenn e roched walc'h 'vid choukour ar re-all** : Il donnerait bien sa chemise pour

aider les autres *(Plouïe)* ; **Yao ! Ma vé o zud 'chikour 'nê ! 'H o(be)r ar labour ba o vlass !** : Si ! Si leurs parents les aident ! Faire le travail à leur place ! *(Lannedern)* ; **Ha (a-)benn oa deut d(a) sikour oa laket ar marc'h d'ond war-dreñw** : Et quand il vint secourir, on fit reculer le cheval *(Kleden)* ; **Neu'n vo daw dac'h chom ba'r gêr da sekour aha(n)on ba'n atelier** : Il te faudra alors rester à la maison pour m'aider dans l'atelier *(Sant-Hern)* ; **Med red oa da ma zad kaoud 'ha(n)on da soukour (a)naoñ bepred** : Mais mon père devait m'avoir pour l'aider en tout cas *(Ponvel)* ; **Ha gwerzhet na lod i wreg ba Bolazeg 'vi(d) choukour preniñ 'naoñ 'è** : Et il avait vendu la part de sa femme à Bolazec pour aussi aider à l'acheter *(Skrigneg)* ; **Beñ toud an dud, ur bern retreteed tàe da joukour ha renkañ toud toud !** : Ben tout le monde, énormément de retraités venaient aider et absolument tout réparer ! *(Ponvel)* ; **Nin oa den e-bed 'chikour (a)ha(no)mp ! Me(d) an dra-he bassees euriou** : Nous n'avions personne pour nous aider ! Mais à ça tu passais des heures *(Lannedern)* ; **Med daw dit chikour (a)ha(n)on lak ma vaner, kar ma vaner zo pounner !** : Mais il faut que tu m'aides à mettre le panier, car mon panier est lourd ! *(An Uhelgoat)* ; **Ya, mond a ree da joukour 'naoñ wechou d(a) denn ar bar(a) maes ar vorn** : Oui, il allait parfois l'aider à sortir le pain du four *(Skrigneg)* ; **Kar doc'h da choukou(r) (a)han(o)n un tamm mennag, matrehe vin-me founnissoc'h !** : Car tu n'as qu'à m'épauler un peu et peut-être serais-je plus rapide ! *(Landelo)* ; **Kalz a dud teu da joukour (a)ha(n)on ! Kalz re-yowank deuh a-bell, pass deuh a-dost med deuh a-bell...** : Beaucoup de gens viennent m'aider ! Beaucoup de jeunes de loin, pas de près, mais de loin... *(Plourac'h)* ; **N'oan ket gouest d'ond da jukour ar re-ell, sete ar mod-se ma preferet 'h o(be)r mé-hun** : Je ne pouvais pas aller aider les autres, j'ai ainsi donc préféré faire tout seul *(Kergloff)* ; **Me ga(v)e dïaes gwerzh, ar re-he oa gwraet ga ma zad-kozh, ma zad, ma gwas na cheukouret 'e** : Je trouvais dur de vendre, ils avaient été faits par mon grand-père, mon père, mon mari avait aidé également *(Skrigneg)* ; **Ma peus c'hoant, mi sikouro 'han'h da dreujañ 'nei, peus kemed dond war ma diskoé ha mi dreujo ar riñvier ganac'h !** : Si vous voulez, je vais vous aider à la traverser, vous n'avez qu'à venir sur mes épaules et je vous ferai traverser la rivière ! *(Kergrist)*

➢ **En-im jikour** : S'entraider ; **Ar re-gêr neuhe 'n-om jikour !** : Alors les villageois s'entraident ! *(Skrigneg)* ; **'N-om joukour reñke an dud d'o(be)r** : Les gens devaient s'entraider *(Berrien)* ; **'N-om jikour ree an dud da dennañ patates** : Les gens s'entraidaient pour arracher les patates *(Ar Fouillez)* ; **Go(ude)-se 'n-im jikourè 'cherr foenn c'hoazh 'è** : Ensuite ils s'entraidaient encore pour ramasser le foin également *(Speied)* ; **Ar voenn vïe troc'het ga'r valc'h ha 'n-em jikoure an dud ba'h kêr** : On coupait le foin à la faux et les gens s'entraidaient au village *(Berrien)* ; **Ah ya ! D'ar mod-tra vïer 'h o(be)r, wechou vïemp toud 'n-im jikour (a)ssames !** : Ah oui ! De la manière qu'on faisait, parfois nous nous entraidions tous ! *(Sant-Wazheg)* ; **Ur menaj mad a reñke d'en-em jikour, (e)n-om gleo o dow, ar re-he errue mad ma (e)n-em jikourent** : Un bon ménage devait s'entraider, s'entendre, ils y parvenaient s'ils s'entraidaient *(Berrien)* ; **Med pegur d'ar mare-se 'n-om jikoure an dud duzhtu pé vise un dra mennaket, tou'n dud oa deut** : Mais puisqu'à cette époque-là les gens s'entraidaient tout de suite lorsqu'il y avait quelque chose, tout le monde était venu *(Plouïe)*

**CHIKOUR / J(E/I)KOUR / CHOUKOUR / JOUKOUR / SOUKOUR / SEKOUR** ['ʃikur] ['ʒ(e/i)kur] ['(ʒ/ʃ)ukur] ['z(u/ø)kur] : [***siccour*** 1499] n.m. (pl. **-iou** [ʃi'kurju]) ; Aide

✗ *syn.* : ***taol-lañs***

**Ya, reiñ chikour** : Oui, donner de l'aide *(Skrigneg)* ; **Med ga'r gouraj, ga chikour deus tud deus a-bell oamp deut (a-)benn deus an tan** : Mais par le courage, et avec l'aide des gens de loin nous étions venus à bout du feu *(Plouïe)* ; **'N-om jikour ree an dud da labourad, an dornadejou, an despunadeg-patates, 'vi(d) ar petrabes vise un tamm 'è chikouriou** : Les gens s'entraidaient pour travailler, les battages, les ramassages de pommes de terre, il y avait également quelques aides pour les betteraves *(Kergloff)* ; **Med oa ket braw neu'n 'è, oa ket choukour deus nimblec'h e-bed, hei chome he-hun ga c'hwec'h (a) vigwal(e) hañ !** : Mais alors ce n'était pas facile non-plus, il n'y avait d'aide de nulle part, elle restait seule avec six enfants hein ! *(Ponvel)*

**CHILDRENK** ['ʃil,drɛ̃.ŋk] : [***skildrenc*** 1716] ad. ; Aigrelet (-te) / Éméché (-e)

✗ *syn.* : ***badowet, krag-vew*** ; & *cf.* : ***trenk***

◆ Aigrelet (-te) ; **Avalou *Germaine*, be zo ar bla-m(añ), avalou trenk, childrenk, oh ya ! Trenk-mat vé-hegn da gomañs, ba'r *Germaine* zo bla-m(añ), mignoc'h 'vid boès** : Des pommes Germaines, il y en a cette année, des pommes aigres, aigrelettes, oh oui ! Elles sont bien aigres pour commencer, dans les Germaines qu'il y a cette année, plus que d'habitude *(Laz)*

◆ Éméché (-e) ; **Ma zad oa childrenk pé oa 'tond d'ar gêr** : Mon père était éméché lorsqu'il revenait à la maison *(Plouïe)*

**CHILDREUT** [ʃil'drød-t] : [***sklidreud*** 1992] ad. ; Maigrichon

✗ *cf.* : ***deber grilhed, treut***

**Childreut vije laret deus an heñi vije treut-mat** : On disait « childreut » de celui qui était bien maigre *(Plouïe)*

**CHILGAMM / JILGAMM** ['ʃilgɑ̃m] ['ʒilgɑ̃m] : [***gil-gam*** 1633] ad. ; Qui boite d'un côté

✗ *cf.* : ***kamm***

**« Jilgamm » a zo mond a-dreus** : « Jilgamm » c'est aller de travers *(Bolazeg)* ; **Un dèn, kamm deus un tu, vé laret « chilgamm » deusoutoñ** : On dit d'une personne qui boite d'un côté qu'elle est « chilgamm » *(Plouïe)* ; **Goûd a hounn an heñi vé 'h o(be)r seblant da gamm(añ) ahe his-se dalc'h-mad vije laret hezh zo chilgamm vije laret** : Je sais que celui qui fait semblant de boiter là comme ça constamment, on disait qu'il était « chilgamm » *(Plouïe)*

➢ **Kamm-ha-jilgamm** : Clopin-clopant ; **Aha ! Kamm-ha-jilgamm** : Aha ! Clopin-clopant *(Skrigneg)*

**CHILGOG / JILGOG** ['ʃilgog-k] ['ʒilgog-k] : [***gilgocq*** 1732] n.m. ; Fouinard (qui fourre son nez dans les affaires des femmes)

✗ *cf.* : ***kilhog, kog, koges, treus-kog***

**Hezh so ur jilgog !** : C'est un fouinard ! *(Skrigneg)* ; **Gav ket din é memes-tra, ur jilgog é an hi(ni) a fourr e vri partoud, ba traou ar merc'hed** : Je ne crois pas que c'est pareil, un fouinard, c'est celui qui fourre son nez partout, dans les affaires des femmes *(Skrigneg)*

**CHILOW / JILOU / SILOU** [(ʃ/ʒ)i'lɔw] ['ʃilɔw] ['ʃiːlɔ] ['ʃiːlu(w)] ['(ʒ/z)iːlu] : [***sezlou*** 1499] vb. ; Écouter

✗ *cf.* : ***intentañ, jiloued, klêo, oboïssañ, sentiñ***

**Chilow 'ta** : Écoute donc ! *(Plouïe)* ; **Chilow mad 'ta !** : Écoute donc bien ! *(Ar Fouilhez)* ; **Med chilow 'ta gast 'ha !** : Mais putain écoute dont ! *(Ar Fouilhez)* ; **Ha neu'n jilow mad !** : Et alors écoute bien ! *(Karnod)* ; **Loued a vên o chilou 'nèi !** : Ça me soûle de l'écouter ! *(Skrigneg)* ; **Ar re-he zo o chilou** ['ʃiːluw] : Ils sont en train d'écouter *(Lannedern)* ; **A-wechou vên chilow ar radio** : J'écoute parfois la radio *(Berrien)* ; **Med me zo sod chilow ar re-he !** : Mais je suis folle de les écouter ! *(Sant-Wazheg)* ; **Ah, tou'n dud jilowe ! Oh, ya, ya !** : Ah, tout le monde écoutait ! Oh, oui, oui ! *(Sant-Wazheg)* ; **Ha pa ves skuizh à chilou 'naoñ !** : Et quand tu es fatiguée de l'écouter ! *(Skrigneg)* ; **Ha chom da jilow 'naoñ 'valbousenniñ !** : Et rester l'écouter bafouiller ! *(Poullaouen)* ; **Plantet ba'r c'hreis ene neuhe da jilow ar re-all** : Alors plantée là au milieu à écouter les autres *(Berrien)* ; **Ha pé gleven hezh é son, me ziskenne da silou anèoñ** : Et lorsque je l'entendais jouer, je descendais pour l'écouter *(Skrigneg)* ; **Peus kime chilow (a)ha(n)on, o(be)r (e)vel larin dit ha sur zigouei !** : Tu n'as qu'à m'écouter, faire comme je te dirai, et tu y arriveras sûrement ! *(Plouïe)* ; **Me 'h a da c'hweo da vri dit damaig, ma jilowes ket 'ha(n)on !** : Je vais te souffler dans les bronches tout à l'heure, si tu ne m'écoutes pas ! *(Skrigneg)* ; **Ma mamm gomze kalz deus an dra-he, med vên ket chilow (a)nèi** : Ma mère parlait beaucoup de ça, mais (souvent) je ne l'écoutais pas *(Plouïe)* ; **Diskord, pé jilowont ket ar pezh vé laret dê, beñ 'benn ar fin vé red kivijiñ 'nê !** : Indisciplinés, lorsqu'ils n'écoutent pas ce qu'on leur dit, ben au final il faut les corriger ! *(Skrigneg)* ; **Oh !!! Jilowet ket (a)naoñ ! Rôet peuc'h ha cherret ho tiskouarn, Intron-Varïa** : Oh !!! Ne l'écoutez pas ! Taisez-vous et fermez vos oreilles, Vierge Marie *(An Uhelgoat)* ; **Ah ! Da beked am(añ) meus bet jilowet ahan(o)h, me(d) ahe bremañ : Me ray ma choaj !** : Ah ! Jusqu'ici je vous ai écouté, mais là maintenant : Je ferai mon choix ! *(Skrigneg)* ; **Ha oa un' un tamm bihen mïoc'h disked (e)vid ar re-m(añ) ma'hat, (o) chilow (a)nê** : Et il y en avait un qui était probablement plus instruit que ceux-ci, qui les écoutait *(Kleden)* ; **Setou ga'n dra-he oc'h oblijet da blegañ c'hoazh ha neuhe é daw doc'h chilow ar pezh zo laret doc'h** : Donc avec ça tu es encore obligée de plier et il te faut alors écouter ce qu'on te dit *(Plonee)* ; **Te é gleet dit jilow 'ha(no)n-m(e) heñ ! Me é ar mestr amañ hañ ! Ha te jilow hañ ! Petram…** : Tu dois m'écouter hein ! C'est moi le maître ici hein ! Et toi tu écoutes hein ! Ou-bien… *(Karnod)*

- **Chilow deus ar gomz** : Obéir à la parole (animal) ; **Daw oa kaoud forz nerzh (e)vid o(be)r ha kaoud keseg reizh ha trankil ha' chilow ar gomz** : Il fallait avoir beaucoup de force pour faire et avoir des chevaux dociles et tranquilles qui obéissent à la parole *(Plouïe)*

**CHILOWER / JILOWER** [ʃi'lɔwər] [ʒi'lɔwər] : [***sezlaouër*** 1632] n.m. (pl. **-ien** [ʃilɔw'ɛrjən]) ; Personne indiscrète

✗ *syn.* : ***taper-lapoussed***

**Chilowerien ha' 'h a da jilou ba'h toull-preness un' mennañket, pe toull-an-nor un' bennañket : Hezh zo un taper-lapoussed** : Des indiscrets qui vont écouter aux fenêtres ou aux portes : C'est un écouteur aux portes *(Skrigneg)*

**CHILPAD** ['ʃilpəd-t] : [***chipañ*** 1992] vb. ; Chaparder / Chiper

✗ *syn.* : ***riplañ-kuit*** ; & *cf.* : ***làerezh, mond udb. gantoñ***

**Chilpet neus e aval d'e gamarad** : Il a chapardé la pomme de son camarade *(Plouïe)*

**CHIMI** [ʃimi] : n.f. ; Chimie

**Deuh ar chimi é an dra-he matresse** : Ça concerne peut-être la chimie *(Skrigneg)*

**CHIMINAL / CHIMINAR / CHUMINAL / JIMINAL / JEMINAL / SIMINAL / SKIMINAR** [(ʒ/ʃ)i'miːnəl] [ʃi'miːnaʳ] [ʃy'miːn(əl)] [ʒe'miːnəl] [zi'miːn(əl)] [ski'miːnar] : [***chiminal*** 1499] n.f. (pl. **-(i)ou** [ʃimi'nɑːlu] [ʃimi'nalju] **chiminou** [ʃi'mi.nu]) ; Cheminée

✗ *cf.* : ***bis-trankou, dresenn, mantell, oaled, penn-keveleg, penn-ki***

**Da bek(ed) ar skiminar** : Jusqu'à la cheminée *(Poullaouen)* ; **Un dresenn zo ba'r jiminal** : Il y a une crémaillère dans la cheminée *(Lannedern)* ; **Res ket tan ba'r chiminal ?** : Tu ne fais pas de feu dans bras la cheminée ? *(Plouïe)* ; **An anduilh ba'r chiminar** : Les andouilles dans la cheminée *(Bolazeg)* ; **Daoust oa-hè bras ar chiminou gwech-ell** : Bien que les cheminées étaient grandes autrefois *(Kleden)* ; **Ar giminigell a ra he neizh ba'r jiminal** : L'hirondelle fait son nid dans la cheminée *(Plouïe)* ; **Ar chiminal oa frank, ka(s)imant ledander an ti dèi** : La cheminée était ample, quasiment de la largeur de la maison *(An Uhelgoat)* ; **Pe-sort brassetez neus ho chiminal (aha)noh ?** : Quelle taille fait ta cheminée ? *(Laz)* ; **Kichenn mantell ar chiminal, ur gowidell beb tu** : À côté du manteau de cheminée, une petite cage de chaque côté *(Poullaouen)* ; **Laket war ur planken ba'r chimin' ah(e) ba'r moged !** : Mis sur une planche dans la cheminée, là dans la fumée ! *(Laz)* ; **Ha goude-se ar-he oa laket ba un tu deuh ar jeminal neu'n** : Et ensuite on les mettait alors d'un côté de la cheminée *(Kolloreg)* ; **Ar re-he vije poahet gañ ar mouged ba ar chiminar ! Mogedet, a-stribilh** : Elles étaient cuites à la fumée dans la cheminée ! Fumées, suspendues *(Bolazeg)* ; **Ba'h ar chiminalou alïes so da brotejiñ ar mogeriou vije laket ur plak !** : Il y a souvent dans les cheminées pour protéger les murs, on mettait une plaque ! *(Skrigneg)* ; **Gast ! Ma'hat (e)ma 'n a(v)el d'an nec'h, kar chech(añ) a ra ar chumin' ! Ma'hat 'o yin, petram amzer braw** : Putain ! Le vent est probablement

d'en haut, car la cheminée tire ! Il fera probablement froid ou-bien beau *(Kleden)* ; **Ha poent é din lared d'ar ramonêr d'ond, kar hü(i)l zo ba'r chumin' ! 'Benn ar fin 'h ey an tan barzh** : Il est temps que je dise au ramoneur de venir, car il y a de la suie dans la cheminée ! Pour finir ça prendra feu *(Kleden)* ; **Hag an hu(i)l ba'r chumin', ma tàè c'hwezh-hu(i)l deus ar chumin' ba'n ti, hallè doc'h lar(e)d lar oa sin-glaw duzhtu** : Et la suie dans la cheminée, si une odeur de suie venait dans la maison de la cheminée, vous pouviez tout de suite vous dire que c'était signe de pluie *(Kleden)* ; **Ha mé dantin, oh, diw wech ar su(h)un ga(v)e un toud, pé 'h ee dre ar chumin', hag (a) jomeè wa(r) e dreid, war-greis an oal(ed)** : Et ma tante, oh, elle trouvait deux fois par semaine un hibou, lorsqu'il allait par la cheminée, qui restait sur ses pattes, en plein centre de l'âtre *(Kleden)* ; **Me wele ar merc'hed hag a voa o h(w)rïad ba korn ar c'houign ha ga'n tan : flamm-tan ba o siminal vras** : Je voyais les femmes qui cousaient au coin de l'âtre et le feu : une flambée dans leur grande cheminée *(Plonee)* ; **Ah(e) é komandet ar c'heveleg da zond 'benn o(be)r 'r chiminal ! Dow benn-keveleg vije komandet da lakad mantell ar chiminal** : Là le corbelet est commandé pour être livré afin de faire la cheminée ! On commandait deux corbelets pour mettre le manteau de cheminée *(Skrigneg)* ; **Hag ar billig oa ba'r pénn-all war 'r chiminal ba-tal he c'hichenn dèi, ahe blanter ar c'hoat dre-am(añ), an treber pénn-all !** : Et la billig était à l'autre bout sur la cheminée à côté d'elle, là on fourrait le bois par ici, le trépied à l'autre bout ! *(Sant-Wazheg)* ; **Gwelien, vije poahet patates, ur mell poufèr a vije ha amañ oa ur chiminal ahe ba'r hreñch a-dreñw ha vije poahet ur poufèrad-patates** : La pâtée, on cuisait des patates, il y avait une grosse marmite, il y avait ici une cheminée dans la grange derrière et on cuisait une marmitée de patates *(Berrien)* ; **Ya, med deus ar gouañw me ra tan ba'r chiminal, da-beked eizhte so meus dihanet d'o(be)r se ha kompagnunezh terc'ha din-me** : Oui, mais l'hiver je fais du feu dans la cheminée, jusqu'il y a huit jours où j'ai arrêté de faire ça, ça me tient compagnie *(Ponvel)* ; **Just ! Ene vije ma moèr(e)b 'h o(be)r krampouzh war ar chiminal-se ha da vamm-ïou vije 'kousked ba'h an tu-all, ha oa ur gamb(r) 'è** : Exactement ! C'était là que ma tante faisait des crêpes dans cette cheminée et ton arrière-grand-mère dormait de l'autre côté, il y avait aussi une chambre *(Skrigneg)* ; **Moged oa kalz, peus kimed selled deuh ar jiminalou, ar re-he vé chom du ataw, an dra-he so traou oa gwraet espress blam ar melladou chiminalou (e)vid o(be)r tan-mouded, amañ zo chiminalou bras kasimant partoud paotr !** : Il y avait beaucoup de fumée, tu n'as qu'à regarder les cheminées, elles restent toujours noires, c'était fait exprès d'énormes cheminée pour faire du feu de tourbe, il y a ici de grandes cheminées quasiment partout mon gars ! *(Brennilis)*

**CHIMINOW / CHEMINO** : [***chiminaou*** 1992] n.m. ; Chemineau

➢ **Pal-chemino** [palʃemino] : Bêche ; **Bremañ zo traou ahe (e)vid ober, med d'ar poent-te ga'n dra-he zo bet gwraet, pugur vise gwel(e)t ar paliou-chimino** : De nos jours on a des trucs pour faire, mais à ce moment-là on faisait avec ça, puisqu'on voyait les bêches *(Brennilis)*

**CHIMUD** [ʃi.'myd-t] : [***simut*** 1716] ad. ; Frisquet ; **CHIMUDIG / CHIMURIG** [ʃi'my:dig-k] [ʃi'my:rig-k] : ad. ; Frileux (-se) / par ext. Chétif (-ve)

✗ *syn.* : *(chétif)* ***dister, rañveg*** *(frileux)* ***riwidig***

◆ Chétif (-ve) ; **Ur chimurig, un dèn noaset deus toud an traou** : Un chétif, une personne à qui tout nuit *(Plouïe)* ; **Deuh un' ha neus miser, un tamm mouss ha un' miser (é) tond ba'r bed, ah heñ é an tamm traou chimudig !** : Sur un qui a de la misère, un petit enfant, un qui a de la misère à venir au monde, ah lui c'est la petite chose chétive *(Laz)*

◆ Frileux (-se) ; **Ha chimudig zo un' ha' nev yin ato, meñ é un tammig chimudig i'e** : Ah « chimudig » c'est quelqu'un qui a toujours froid, je suis moi aussi un petit peu frileux *(Laz)* ; **Kaoud gwelloc'h dond ba korn ar c'houj (e)vid mond ba'n amzer yin, chimudig é** : Préférer aller au coin de la cheminée que par le temps froid, il est frileux *(Laz)*

◆ Frisquet ; **An amzer hi(r)w zo un amzer chimud, 'n amzer chimudig** : Le temps d'aujourd'hui est un temps frisquet, un temps un peu frisquet *(Laz)*

**CHISTR / JISTR** ['ʃist] ['ʒist] : [***sistr*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['(ʃ/ʒ)istʳu]) ; Cidre

✗ *m. comp.* : ***paotr-ar-chistr*** ; & *cf.* : ***aval, barrikenn, maout-pressouer, penton, pressouer…***

**Berañ ra ar jistr** : Le cidre suinte *(Poullaouen)* ; **Ar jistr, goude an eil berv** : Le cidre, après la seconde fermentation *(Poullaouen)* ; **Ac'h, c'hwerw é ar jistr-mañ !** : Argh, ce cidre est amer ! *(Plouïe)* ; **(A-)benn vé tamoueset ar jistr** : Avant que le cidre ne soit tamisé *(Poullaouen)* ; **Pa oa jistr en abondañs** : Vu qu'il y avait du cidre à volonté *(Poullaouen)* ; **Eh ! Lak ur bann'h-chistr dèi !** : Eh ! Mets-lui un coup de cidre ! *(Skrigneg)* ; **Ev jistr 'ta, Low ! Ar jistr so mad !** : Bois du cidre donc, Guillaume ! Le cidre est bon ! *(Skrigneg)* ; **Ur bann(ac')h jistr 'h ey ganac'h ?** : Vous boirez un coup de cidre ? *(Kergrist)* ; **Ur bann(ac)'h chistr evin da dorr ma sec'hed** : Je boirais bien un verre de cidre pour casser ma soif *(Berrien)* ; **Boñ ! Vo rôet ur bann'h-chistr dit a'ha !** : Bon ! On va te donner un verre de cidre ma foi ! *(Berrien)* ; **Chom a rey ar jistr da boussad, da virviñ** : Le cidre va rester pousser, pétiller *(Kleden)* ; **Evet chistr paotred ! Amañ zo gwin a-walc'h !** : Buvez du cidre les gars ! Ici il y a assez de vin ! *(Plouïe)* ; **Med memes-tra reent ke(t) ar soubenn ga'r jistr ?!** : Mais quand-même, ils ne faisaient pas la soupe avec du cidre ?! *(Skrigneg)* ; **Gwelet na ar restad-chistr ba ur voutailh** : Il avait vu le reste de cidre dans une bouteille *(An Uhelgoat)* ; **Ur bann'h-lorgnezh vis(e) laret deus ar jistr fall** : On appelait le mauvais cidre « ur bann'h-lorgnezh » *(Kleden)* ; **Ah beñ vijes ket dalc'h-mad éh eviñ ur bann'h chistr hañ !** : Ah ben tu n'étais pas constamment à boire un verre de cidre hein ! *(Skrigneg)* ; **Lesk ar jistr ahe his-se, hezh zo mad d'ar bassajourien !** : Laisse le cidre là comme ça, il est bon pour les gens de passage ! *(Skrigneg)* ; **Vïe gwraet un evadeg-chistr ha vije bet mew toud an dud** : On faisait une beuverie de cidre et tout le monde aurait été saoul *(Plouïe)* ; **C'hwerw-ru, 'r re-h(e) zo avalou d'o(be)r chistr ha chistr mad siken !** : Des aigres-rouges, ce sont des pommes pour faire du cidre et du bon cidre même ! *(Laz)* ; **Ur pressouer oa 'è barzh du-mañ ! Set' a teue an dud d'o(be)r chistr 'è** : Il y avait également un pressoir chez moi ! Les gens venaient donc aussi faire du cidre *(Skrigneg)* ; **Nann, n'é ket koulz jist' 'vel vent 'tond deuh ar varrikenn 'ha !** : Non, ce n'est pas du cidre aussi

bon que lorsqu'ils proviennent de la barrique ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Sete me(d) ma 'h ees trankil-trankil-trankil e daole hi jist' hi-hun !** : Mais donc si tu allais très tranquillement, elle déversait son jus toute seule (la motte) *(Skrigneg)* ; **Jist' ha gwin ! Ba-lec'h vis(e) ur bern tud, beñ brenegn ur varrikennad-gwin** : Du cidre et du vin ! Là où il y avait un tas de gens, ben ils achetaient une barrique de vin *(Ponvel)* ; **Gou(de)-se pé vïe echou ar labour yeer d'o(be)r chist(r), vïe debet koan, reer chist(r) gou(de) koan** : Ensuite lorsque le travail était terminé, on allait faire du cidre, on mangeait le souper, on faisait du cidre après le souper *(Lannedern)* ; **Ba'r feurmou mad, ba-lec'h vis(e) ur bern jistr vij(e) gwerzhet (a)n heñi mad ha vis(e) derc'h(et) an heñi fall** : Dans les bonnes fermes, là où il y avait beaucoup de cidre, on vendait le bon et on gardait le mauvais *(Kleden)* ; **Un doukenn zo ur lestr ugent litr, laket ba ur baner kuit da dorriñ ar gwer, laket vé dour pe chistr barzh, pe traou ar mo(d)-se** : Une dame-jeanne est une bonbonne de vingt litres, mise dans un panier afin d'éviter de casser le verre, on y met de l'eau ou du cidre ou d'autres choses comme ça *(Plouïe)* ; **Hag ar jistr a gouee barzh, n'eer ket re vuan, houzoh walc'h, rôet vije amzer daoñ blamed daoñ da veañ sklêr !** : Et le cidre tombait dedans, on n'allait pas trop vite, vous savez bien, on lui donnait du temps afin qu'il soit clair ! *(Skrigneg)* ; **Faot ket dac'h 'h o(be)r jistr : Ale ! Malañ (a)nê ha meskañ (a)nê ! Nann, daw vé dac'h, an avalou brein, pass lesken (a)nê, trïañ (a)nê un tamm !** : Il ne faut pas faire du cidre : Allez ! Les broyer et les mélanger ! Non, il vous faut ne pas laisser les pommes pourries, les trier un peu ! *(Kareis)* ; **Ha wichou vise tud hag a bartïe ar mod-se deuh ar yêr d'ond da glask chistr tro kêriou ha vi(s)e laret « aet é war an trimar »** : Et parfois il y avait des gens qui partaient comme ça de la maison pour faire le tour des hameaux pour chercher du cidre et on disait « il est parti en piste » *(Poullaouen)* ; **Me ma gwelet un' ur wech ha' oan o riñs(añ) ur varrikenn, 'tond d'o(be)r ar jistr ha ma ràet ur c'hilhornad-chistr daoñ d'hond da gousked ha (a-)benn an de war-lerc'h vintin na evet (a)naoñ toud** : J'en ai vu un une fois, je vidais une barrique, venant de faire le cidre et je lui avais donné un seau de cidre pour aller dormir et pour le lendemain matin il avait tout bu *(Poullaouen)* ; **Set' ar mod-se vije gwraet ar jistr hag a vije lesket da reposiñ pad un noñs(v)ezh ha deusountoñ i-hun, an de war-lerc'h vije alïes jistr deut deusountoñ i-hun 'benn vije bet un noñs(v)ezh ha-toud !** : C'est donc ainsi qu'on faisait le cidre, on le laissait reposer pendant une nuit et il se faisait seul, c'est souvent le lendemain que le cidre se faisait seul avant une nuit ! *(Skrigneg)* ; **Hem(añ) ziskennè, ar maout hag a vise diskennet hezh war 'n dorchenn ahe hag ar jistr tàè ba'r varazh amañ ha vis(e) tapet dé lak(ad) ba'r varrikenn pet(r)a !** : Il descendait, le mouton et on le descendait là sur le coussin et le cidre venait ici dans le baquet et on le prenait pour le mettre dans la barrique quoi ! *(Kareis)*

- **Ar jistr so mad, me(d) ar gwin é an tad !** : Le cidre c'est bon, mais c'est le vin le meilleur ! (m-à-m. … mais le vin est le père !) *(Skrigneg)*
- **Avalou-jistr** : Pommes à cidre ; **Ga avalou-jistr !** : Avec des pommes à cidre ! *(Skrigneg)*
- **Chistr-bihen** : Cidre sortant du pressoir ; **An hin(i) nije c'hoant d'o(be)r an dra-he vije laret « jistr bihen » un tamm bihen, an dra-he zepand deuh ar mod vije dorn(ed) an dud. An (hi)ni chete keme(d) ur sailhad-dour, vij(e) ket gouïet kalz lar nije laket ! Med beañ zo lod na c'hoant d'ogmantiñ c'hoazh ha neuhe oa distèr 'hat ! Ar jistr-te, deuh ma lake** : Celui qui voulait faire ça, on disait du « petit cidre », a dépend de la manière dont les gens étaient adroits. Celui qui ne jetait qu'un seau d'eau, on ne savait pas vraiment qu'il en avait mis ! Mais il y en certains qui voulaient encore augmenter, il était alors piètre ma foi ! Ce cidre-là, selon ce qu'il mettait *(Skrigneg)*
- **Chistr douss** [ʒis'tus] : Cidre doux ; **Ah ya ga jistr-douss hum !** : Ah oui avec du cidre doux hum ! *(Motre)* ; **An dra-he vïe gwraet deus ar jistr-douss 'tond maes** : Ça c'était fait à partir du cidre doux qui sortait *(Motre)* ; **Med neuhe ar baotred, an dud n'eent ket kalz war ar chistr-douss !** : Mais alors les hommes, les gens n'étaient pas très friands du cidre doux ! *(Skrigneg)* ; **An dra-he vise gwraet ga'r jistr douss é tond maes deuh ar varrikenn** : On faisait ça avec du cidre doux sortant de la barrique *(Motre)* ; **Ah ! Med ar jistr-douss so dizhtu ! Hete ar jistr goude greñvee ba'h ar varrikenn !** : Ah ! Mais le cidre doux c'est de suite ! Donc le cidre se renforçait après dans la barrique ! *(Skrigneg)* ; **Ya ga jistr douss med me meus gwelet ober ur gwastell, mamm meus bet gwelet 'h o(be)r krampouzh tew c'hoazh** : Oui j'ai vu faire des galettes avec du cidre doux, j'ai vu maman faisant encore de grosses crêpes *(Motre)*
- **Chistr ïoulet** : (du) Cidre tourné au gras ; **Ur bann'h chistr ïoulet** : Un verre de cidre qui a tourné au gras *(Plouïe)* ; **Gast ! Am(añ) é ïoul(e)t ar jistr !** : Putain ! Ici le cidre est tourné au gras ! *(Skrigneg)* ; **Ha lod dije chistr ïoulet ! Ar varrikenn oa ket net pe un dra mennañket oa ba un tu mennag** : Et certains avaient du cidre tourné au gras ! La barrique n'était pas propre ou-bien il y a quelque chose quelque part *(Skrigneg)*
- **Klask fubi ba'r jistr** : fig. Chercher la petite bête (m-à-m. chercher des moucherons dans le cidre) ; **Hezh vé 'klask fubi ba'r jistr !** : Il cherche (continuellement) la petite bête *(Plouïe)*
- **Penn-jistr** : Alcoolique au cidre ; **Penn-jistr é** : C'est un alcoolique au cidre *(Kergloff)*

**CHÔ / JÔ** [ʃo] [ʒo] : [***jau*** 1723] n.m. ; Cheval / Monture

✗ *syn.* : ***marc'h*** ; & *cf.* : ***eubeul, kaseg, keseg***

**Tik é ar chô** : Le cheval est vicieux *(Skrigneg)* ; **Ar chô-mañ zo tein** : Ce cheval est teigneux *(Skrigneg)* ; **Parleuviñ ra ar chô** : La monture trotte vite *(Poullaouen)* ; **Aseet war-gein ar chô** : Assis à cheval *(Poullaouen)* ; **Ya, mouzhet é ar jô** : Oui, le cheval est rétif *(Plouïe)* ; **Un ano nïe beb chô** : Chaque cheval avait habituellement un nom *(Plouïe)* ; **Trabassañ ra ar chô dihet** : Le cheval indisposé se démène *(Poullaouen)* ; **Ar chô cheche ga e vruched** : La monture tirait avec son poitrail *(Skrigneg)* ; **Pa chome bourdet ar chô oa da stourm** : Quand le cheval restait embourbé, il fallait batailler *(Skrigneg)* ; **Ar jô a vise ar c'hroup barzh ennoñ** : Le cheval avait pris une position engourdie (il ne bougeait plus) *(Ponvel)* ; **Ur ruadenn, pé sko ar chô ga i dreid** : Une ruade, lorsque la monture frappe avec ses pieds *(Skrigneg)* ; **Pa chome ar chô sac'het ga i gargad traou** : Quand la monture restait embourbée avec son chargement *(Skrigneg)* ; **'Benn labourad an douar vé red kaoud 'n dow jô** : Avant de travailler la terre, il faut avoir les deux chevaux *(Ponvel)* ; **Ur chô houp, houp toud ! Heñ na waske ket war ar c'holier !** : Un cheval qui n'avançait pas, qui n'avançait pas du tout ! Il n'était pas franc du collier ! *(Poullaouen)* ; **Tapet an dow chô wellañ a zo ba ar c'hrow ha mond neuhe !** : Prenez les deux meilleures montures qui sont

dans l'écurie et allez ! *(Lokered)* ; **Ha digasset arc'hant hag owr ha neu'n ur chô oa kasset dèi (iv)e** : De l'argent et de l'or apporté, on lui apporta alors aussi un cheval *(Landelo)* ; **Ha oa laket tri chô din deuh ar grifon d'ond da labourad gate** : Et on mit trois chevaux au griffon pour aller travailler avec eux *(Plouïe)* ; **Ha lopeta deus e du deus kost e benn (e)n-ur lared d'ar chô (a-)raog, an heñi beg : Hei !** : Il tapotait de son côté sa tempe en disant au cheval de devant, celui de tête : Hue ! *(Poullaouen)* ; **Ur jô zo fin ! Ur jô neus ur c'harakter fin heñ ! Hag ma skoï war'naoñ, ma reeï truch daoñ...** : Un cheval, c'est fin ! Un cheval, c'est d'un fin caractère hein ! Et si vous le frappez, si vous lui faites des méchancetés... *(Kareis)* ; **Ar c'hulier zo ba'r penn a-dreñw ar chô, da zelc'hen ar c'harr ha stagañ (a)naoñ, da gargañ (a)naoñ dreñw** : L'avaloir se trouve à l'arrière de la monture, pour tenir la charrette et l'attacher, pour le charger à l'arrière *(Skrigneg)* ; **Ma vïe tri chô vïe kemeret ur chô, 'nèoñ dé livrañ, dé gass da lardañ d'ar C'hast(e)ll-Ne, p(e)tram dé Golloreg** : S'il y avait trois chevaux on en prenait un, pour le livrer, pour l'amener se faire engraisser à Chateauneuf-du-Faou ou-bien à Collorec *(Plonee)* ; **Vïe daw lak ur c'holier ya ha laken ar c'hulier go(u)de-se ha laken ar bass, pé vïe laket ar chô war ar limon** : Il fallait mettre un collier oui, et mettre la culière ensuite, et mettre le bât, quand on mettait le cheval sur le limon *(Plonee)* ; **Hag ar jô neu'n vise reñket braw ha laket ar sternajeier, vije kempennet braw ha boutou ar jô vis(e) siret ga siraj** : Et la monture était alors bien arrangée et on mettait les harnais, on nettoyait bien et les sabots des chevaux étaient cirés avec du cirage *(Kleden)*

- **Chô-beg** : Cheval de tête ; **Hezh é ar chô-beg, ar jô-beg** : C'est lui le cheval de tête *(Sant-Wazheg)* ; **Am(añ) vïe daw kaoud dow jô-beg hag un'-all ba'r limon c'hoazh** : Ici il fallait avoir deux chevaux de tête et un autre encore dans le limon *(Speied)* ; **Ha setou 'è, perc'hen ar lon-keseg vis(e) war-gein ar chô-beg ba'n hent, pigur oa ket voaien da val(e) war 'n hent ga'r pri !** : Et donc également, le propriétaire de la monture était sur le dos de cheval de tête en route, puisqu'on ne pouvait pas marcher sur la route à cause de la boue ! *(Sant-Wazheg)*
- **Chô-limon** : Limonier ; **Petra oa passeet ba penn ar chô-limon ?** : Qu'était-il passé dans la tête du limonier ? *(Poullaouen)*
- **Ur chô tik welè un dèn ba e vrassente normal hag ur chô reizh welè un dèn seizh kwech brassoc'h 'vid a oa** : Un cheval vicieux voyait une personne à sa taille normale et un cheval docile voyait une personne sept fois plus grande qu'elle ne l'était *(Poullaouen)*

**CHOAS / CHOAJ** [ʃwɑːz-s] [ʃwɑːʒ] : [***choas*** XVI^e^] n.m. (pl. **-ou** ['ʃwɑːzu] ['ʃwɑːʒu]) ; (du) Choix

**Pep-hini e choas** : Chacun son choix *(Skrigneg)* ; **Kaoud ar choaj kentañ** : Avoir le premier choix *(Skrigneg)* ; **Ar mod-se vé un tamm choaj** : Comme ça y a un peu de choix *(Berrien)* ; **Ah ! Da beked am(añ) meus bet jilowet ahan(o)h, me(d) ahe bremañ : Me ray ma choaj !** : Ah ! Jusqu'ici je vous ai écouté, mais là maintenant : Je ferai mon choix ! *(Skrigneg)* ; **Ha neus deja dow vugel ha (e)ma 'hond ga hoñzh hag a neus ur choaj ar mod-all !** : Il a déjà deux enfants et il va avec elle qui n'a que le choix sinon ! *(Skrigneg)*

- **Lesken choaj** : Laisser le choix ; **Nann, med n(e) leskont ket choaj** : Non, mais ils ne laissent pas le choix *(Pleiben)*
- **Ober e choas war *ub.*** : Fixer son choix sur *qqn.* ; **An heñi blije dèi ha neuhe an hini noa gwraet he choas war'nèoñ** : Celui qui lui plairait (à elle) et donc celui sur lequel elle avait fixé son choix *(Plonee)*

**CHOAS / CHOAJ** ['ʃwɑːz] ['ʃwɑːʒ] : [***choas*** 1576] vb. ; Choisir

**Choaset mad ho pilhed** : Choisissez le bon bulletin *(Poullaouen)* ; **Ar re-mañ na choajet mod-all** : Ils avaient choisi différemment *(Skrigneg)* ; **Ah ! Choajet peut un devezh a-vod** : Ah ! Vous avez choisi une journée correcte *(Skrigneg)* ; **Choas 'tre mond d'ar gêr pe 'n-om naturalisiñ** : Choisir entre rentrer chez soi ou se naturaliser *(An Uhelgoat)* ; **Bremañ heus kemed choaj 'n hin(i) blij dit ar gwellañ** : Maintenant tu n'as qu'à choisir celui qui te plaît le plus *(Skrigneg)* ; **Weo 'hat ! Pugur peb-heñi a joas ar pezh né c'hoant d'o(be)r** : Si alors ! Puisque chacun choisit ce qu'il veut faire *(Plouïe)* ; **Ma vije bet re a broblemou beñ mije choaset heñ, pe (a)n antrepris pe ar stal-vêr, (e)vel neus bet gwraet kalz a dud heñ** : S'il y avait eu trop de problèmes ben j'aurais choisi, soit l'entreprise soit la fonction de maire, comme ont fait beaucoup de gens hein *(Kalaner)*

- **Da choas** : Au choix ; **Ah ya, da choaj...** : Ah oui, au choix... *(Plourac'h)*
- **Kaoud ar choas da choas** : Avoir le choix d'avoir le choix / Avoir le libre arbitre ; **Hemañ zo deus an Irak hag a zo laret dê-(hè)gn, boñ neugn ket ar choas da choas** : Il est d'Irak et on leur dit, bon ils n'ont pas le choix d'avoir le choix *(Pleiben)*
- **Kaoud da choas** : Avoir le choix ; **Beñ pass re med bon, ma ket bet da choaj** : Ben pas trop mais bon, je n'avais pas eu le choix *(Lokarn)* ; **Sell ! Ah(e) heus da choaj : Héñzh pe héñzh pe héñzh !** : Regarde ! Là tu as le choix : Celui-ci ou celui-ci ou celui-ci ! *(Skrigneg)*
- **Roiñ da choas da *ub.*** : Donner le choix à *qqn.* ; **Oa ket rôet da choas din** : On ne m'avait pas donné le choix *(Kalaner)*

**CHOASISSAÑ** [ʃwa'zisə] : vb. ; Choisir

**Med ar lass da neuhe vije in koat 'è, tapet vije deus ar harzh ha choasisset vije ar re-vraw d'o(be)r mé-keres** : Mais pour-lors le lacet était aussi en bois, on le prenait de la haie et on choisissait les beaux pour faire si tu préfères *(Skrigneg)*

**CHOC'H-LAEZH** [ʃɔx'lɛːz-s] : coll. ; Laiteron (*sonchus*)

**Choc'h-laezh vé ba'n tu-ell** : On trouve du laiteron de l'autre côté *(Rostrenn)*

**CHODIERENN** [ʃo'dje.rn] : n.f. (pl. **-ou** [ʃodje'rɛnu]) ; Chaudière

**Ene vis(e) poahet boued d'ar loned ha vise c'hweet an tan ba'r chodier'nn ha karget dour da reiñ dour tomm d'ar saout d'ar mintin !** : On y cuisait la nourriture pour les bêtes et on allumait le feu dans la chaudière et on remplissait d'eau pour donner de l'eau chaude aux vaches le matin *(Lokarn)*

**CHOKAD** ['ʃɔ̃kəd-t] ['ʃɔ̃ka] : [***chocat*** 1716] vb. ; Froisser / Frotter fort / Donner du mou

✗ *syn.* : *(froisser)* ***feukañ*** *(frotter)* ***frotañ***

**CHOKOLA / CHIKOLA** [ʃɔ'kɔ:l(a)] [ʃi'kɔ:l(a)] : [***chocolat*** 1732] n.m. ; (du) Chocolat

**Un tamm chokol ?** : Un bout de chocolat ? *(Plouïe)* ; **Koueet é toud ar chokol ba'r foñs** : Tout le chocolat est tombé dans le fond *(Plouïe)* ; **Ha 'leizh o c'hov ! Ha chokol' ha-traou !** : Et leur ventre plein ! Et du chocolat et tout ! *(Plourac'h)* ; **Boñ, peut ket laret din : Chokol ? Te ? Kafe pe dour tomm pe dour yin ?** : Bon, vous ne m'avez pas dit : Du chocolat ? Du thé ? Du café ou de l'eau chaude ou de l'eau froide ? *(Skrigneg)* ; **Me anee e dad-kozh hag e vamm-ïou 'è, ha bet 'tibiñ chokola ganti 'è, meur a wich !** : Je connaissais son grand-père et aussi son arrière-grand-mère, j'ai aussi mangé du chocolat en sa compagnie, maintes fois ! *(Skrigneg)*

**CHOLBAÑ** [ʃɔlbə] : [***chorbiñ*** 1992] vb. ; Vivre en concubinage

➢ **(E)n-em jolbañ** : Se mettre en concubinage ; **'N-em jolbet an eil d'heben (/ an eil d'egile)** : Ils se sont mis en concubinage l'un l'autre (/ l'une l'autre) *(Poullaouen)*

**CHOLGEN** ['ʃɔlgən] : [***cholgen(n)*** 1992] n.m. (pl. **-ed** [ʃɔl'genəd-t]) ; Souillon

✗ *syn.* : ***kalbaotenn, kouilhourenn, liboudenn, libousenn***

**CHOLORI / JOLORI** ['ʃɔlo:ri] ['ʒɔlo:ri] : [***jolori*** 1530] n.m. ; Chahut / Vacarme

✗ *syn.* : ***trous***

**(E)n-om gavet en ti oa un drous, ur cholori !** : Arrivé dans la maison il y avait un boucan, un vacarme *(Ar Fouillez)*

**CHOLOTES** [ʃɔ'lɔtəz-s] : coll. ; Échalotes (cf. **chalotes**)

**CHOM / JOM** [ʃɔm] [ʒɔm] : [***chom*** 1499] vb. ; Habiter / Rester

✗ *syn.* : ***abitiñ***

◆ Habiter ; **Mond da Garais da jom** : Aller habiter à Carhaix *(Plouïe)* ; **Pé oan o chom ba ene** : Quand j'y habitais *(Landelo)* ; **Ba pe-lec'h (e)mout (o) chom te ?** : Où est-ce que tu habites toi ? *(Plouïe)* ; **Goud(e) on deut amañ ha n'on ket chomet lec'h-all** : Après je suis venue ici et je n'ai habité nulle part ailleurs *(Lannedern)* ; **C'hwi lar din on bet (o) chom ba bord an hent kozh** : Vous me dites que j'ai habité au bord de la vieille route *(Landelo)* ; **Pé oa den e-bed ba'n ti-mañ, pugur nin oa o chom ba'n ti-all** : Lorsqu'il n'y avait personne dans cette maison, puisque nous habitions dans l'autre maison *(Plouïe)* ; **Oa-hañw digoueet ba'r mêri deus Penn 'n Nec'h (e-)lec'h oa-hañw o chom** : Il était arrivé à la mairie de Penn 'n Nec'h là où il habitait *(Kolloreg)* ; **N'eein ket ! Me oa ba'r skol ba P(l)uskelleg, kar ma dud-kozh oa é chom ba Coat Leau** : Ils n'allaient pas ! J'étais à l'école à Pluskellec, car mes grands-parents habitaient à Coat Leau *(Lokarn)* ; **Daon pe-lec'h oa à chom ?! – Daon 'ha ! Ba'h an ti zo da werzhañ kichenn ti Alice Cornec ahe !** : Dam mais où habitait-elle ?! – Ma foi ! Dans la maison qui est à vendre là à côté de chez Alice Cornec *(Skrigneg)*

◆ Rester ; **Chom ba e reñk** : Rester à sa place, avec ceux de son rang *(Plouïe)* ; **Chomet é stag !** : C'est resté collé ! *(Skrigneg)* ; **Chomet oa da gloc'hañ** : Il était resté traînailler *(Skrigneg)* ; **'Lec'h ma goue e chom** : Il reste où il tombe *(Skrigneg)* ; **Ar re-he jome ba'n dou(a)r** : Ils restaient en terre *(Berrien)* ; **Hemañ jom etre treid an dud !** : Il reste entre les pattes ! *(Plouïe)* ; **Ha sell ! Jome kalz war o lerc'h** : Et regarde ! Il en restait plein derrière eux *(Plouïe)* ; **Ah beñ, mad a chom hardi !** : Ah ben, ça reste parfaitement bon ! *(Skrigneg)* ; **Oh pass, ar re-se jom (e)vel vênt** : Oh pas du tout, ils restent comme ils sont d'habitude *(Plouïe)* ; **Sete oa laret dèoñ chom (iv)è !** : On lui dit donc également de rester quoi ! *(Landelo)* ; **Ar re-he a laro din chom da lojañ** : Ils me diront de rester loger *(Berrien)* ; **N'on ket gouest da jom ar mo(d)-se** : Je ne peux pas rester comme ça *(Landelo)* ; **Daw é dit chom ba'r gêr fenoñs** : Il faut que tu restes à la maison aujourd'hui *(Berrien)* ; **Sete ar mod-se ar labour a jome ganemp d'o(be)r** : Ainsi donc il nous restait le travail à faire *(Poullaouen)* ; **Tud deus ar vro, chom a reint ba'r vro** : Des gens du coin, ils restaient dans le coin *(Plouïe)* ; **Ken oant chomet sabanturet c'hoa(zh) !** : Si bien qu'ils restèrent encore stupéfaits ! *(Plonee)* ; **Hag e-se chom deg liur ganen eviton** : Et donc il me reste dix francs pour moi *(Sant-Hern)* ; **Sell ar verc'h oa chomet gantañ, sa(v)et gantañ** : Donc la fille resta avec lui, (fut) élevée par lui *(Plourac'h)* ; **Chom a ra ahe digor e hinou evel un alvaon** : Il reste là la bouche ouverte comme un ahuri *(Plouïe)* ; **Bon ! Bremañ chomes barzh da wele !** : Bon ! Maintenant tu restes au lit ! *(Skrigneg)* ; **Suilhet é ar patates, chomet eint re bell war an tan** : Les patates sont brûlées, elles sont restées trop longtemps sur le feu *(Plouïe)* ; **Pegur ma mamm oa chom intames ha oamp chomet pemp gati** : Car ma mère était restée veuve et nous étions cinq avec elle *(Skrigneg)* ; **Ya-ya ha 'h een maes duzhtu pugur ahe jomeès ket hañ !** : Oui-oui et je sortais tout de suite puisque là tu ne restais pas hein ! *(Lokmarïa)* ; **Ma 'h a krabanou hem(añ)-all war'naoñ damai, neuhe jomo trankil** : Si l'autre arrive à lui mettre la main dessus, alors tout à l'heure il restera tranquille *(Plouïe)* ; **Me jomè dé sell ma yar « Pe-sort mod rin (e)vid la'o (a)nèi ?! »** : Je restais regarder ma poule « Comment vais-je faire pour la tuer ?! » *(Sant-Wazheg)* ; **Owen mamp la vije bet chomet un' bennaket ba-dreñw ur c'hleuñ bennaket** : Nous avions peur que quelqu'un soit resté (caché) derrière un talus quelconque *(Plouïe)* ; **Hezh é rus-rer, dond a ra (a-)benn da jom, med hall ket dond mad war-horr(e) e véc'h** : Il végète, il réussit à rester, mais il n'arrive pas à

sortir la tête de l'eau *(Plouïe)* ; **Ar mab oa aet-roud, ar verc'h-kàer oa ket chomet, an heñi kozh chom e-hun se na ket gallet 'è** : Le fils était parti, la belle-fille n'était pas restée, le vieux ne put rester seul également *(Poullaouen)*

- **Chom a-bos** : Faire du surplace ; **Wichou weler ar sparfell moan chom 'bos en aer heb fiñval** : On voyait parfois l'épervier faire du surplace en l'air sans bouger *(Poullaouen)*
- **Chom (ba / en) e saw** : Rester debout / Tenir debout ; **Chomet é-i ba hi saw !** : Elle est restée debout ! *(Laz)* ; **Blam(e)d daoñ da chom 'n i saw !** : Afin qu'il tienne debout ! *(Skrigneg)* ; **Kenkoulz é dit aseo, n'é ket chom da saw ahe** : C'est aussi bien pour toi de t'asseoir que de rester debout *(Plouïe)* ; **Ken noa bec'h an dud da chom en o sa ba'r vered kozh** : Tant et si bien que les gens avaient des difficultés à rester debout dans le vieux cimetière *(Kergrist)* ; **Ma-hun meus c'hoant lar jomo ar brezhoneg 'n e saw c'hoazh** : Moi-même j'ai envie que le breton reste encore debout *(Plouïe)*
- **Chom bleupet** : Rester niais *(Poullaouen)*
- **Chom da joñjal** : Rester songeur ; **Penvidig oa ar mêr hag hañw oa chomet da joñjal** : Le maire était riche, il resta songeur *(Berrien)*
- **Chom deus *udb.*** : Rester accroché (-e) à *qqchose* ; **Ha dalc'h mad d'ar sifelenn da owen chomfe ar stoup toud deuh ar girjer** : Et la sangle bien en main de peur que l'étoupe ne reste accrochée aux talus (boisés) *(An Uhelgoat)*
- **Chom estonet** : Rester pantois ; **Ha c'hoazh ar skolêr oa chomet estonet** : Et de plus l'instituteur resta pantois *(Kallag)*
- **Chomet é an alc'hwïou war ma lerc'h** : J'ai oublié mes clefs *(Plouïe)*
- **Chom ga e (lein / verenn / goan...)** : Rester finir son (dîner / goûter / souper...) ; **Set' oagn chomet ga o lein** : Ils étaient donc restés finir leur dîner *(Skrigneg)*
- **Chom 'h ober teil** : Faire la grasse matinée (mot-à-mot : rester à faire du fumier) ; **Me ra teil 'è...** : Je reste tard au lit également *(Motre)* ; **Chom é 'h o(be)r teil** : Il a fait la grasse matinée *(Motre)*
- **Chom imobil di-rag** : Rester scotché (-e) devant ; **Chomet oun imobil di-rag an tele** : Je suis resté scotché devant la télé *(Plouïe)*
- **Chom klañw** : Tomber malade *(Plouïe)*
- **Chom kousked** : S'endormir ; **Da lakad 'nê da chom kousked a-wichou** : Parfois pour les faire s'endormir *(Skrigneg)*
- **Chom mad** : Rester bien / Être épargné (-e) ; **Oa ket, ur penn d'ar bern oa chomet mad** : Non, un pan du tas avait été épargné *(Plouïe)*
- **Chom par war** : Rester scotché (-e) sur : **Chomet oun par war an tele** : Je suis resté scotché sur la télé *(Plouïe)*
- **Chom war e deil** : Rester tard au lit / Faire la grasse mat' ; **Chomet é war e deil** : Il est resté au lit *(Plouïe)*
- **Chom *udb.* war e lerc'h** : Oublier *qqchose* ; **Chomet é ar penn war ma lerc'h !** : J'ai oublié la tête ! *(Landelo)*
- **Chom *utb.* evid an devezh** : Être *qqpart* toute la journée ; **Mad-tre 'ha ! Ha chom a rent ahe ganes 'vid an devezh ?** : C'est cool ! Ils sont là avec toi toute la journée ? *(Skrigneg)*
- **Chom war e dreid** : Tenir debout ; **P(é) oa-ñw deut d'ar gêr, jome ket war i dreid, ken mew-all 'vel oa-ñw !** : Lorsqu'il revint à la maison, il ne tenait pas debout, tellement il était saoul *(Plonee)*
- **Hezh choma e ado bras war e bouejou** : Sa grande aiguille reste sur les poids (il ne bande pas) *(Karais)*
- **Lak *udb.* da jom** : Faire tenir *qqchose* ; **Ken lardet 'vel vije vê bet voien da lak ur litrad-dour da jom war e gein** : Il était si engraissé qu'il y aurait eu moyen de faire tenir un litre d'eau sur son dos *(Plouïe)*
- ***udb.* ha na jom ket e saw** : *qqchose* qui ne tient pas debout (& fig.) ; **Traou joment ket o saw !** : Des trucs qui ne tenaient pas debout ! *(Brennilis)*

**CHOMAJ** ['ʃɔməʒ-ʃ] : [***chomagë*** 1723] n.m. (pl. **-ow** [ʃɔ'mɑːʒow]) ; Bâtiment d'habitation

✗ *syn.* : ***batimant, batiss, ti***

**Amañ (e)ma e(rr)o gol drist ar chomajow** : Les bâtiments d'habitation sont devenus tristes *(Kergrist)*

**CHOMAJ** [ʃomaʒ] : n.m. ; Chômage

**Mond da labourad da di-Chevance pad tri pe be(v)ar mis ha goude vêgn chomaj** : Aller travailler chez Chevance pendant trois ou quatre mois et après ils sont au chômage *(Poullaouen)*

**CHOMEUR** ['ʃomœr] : n.m. (pl. **-ien** [ʃo'mœrjən]) ; Chômeur

**Matrehe é koulz pêo 'nê 'vid pêo chomeurien, ahe n'ouzon ket** : Peut-être est-ce aussi bien que de payer des chômeurs, là je ne sais pas *(Lannedern)*

**CHOP** [ʃɔb-p] : [***chop*** 1992] n.m. ; Roupillon / Sieste / Somme

✗ *syn.* : ***enderviñ, gorve, kousk, kouskadenn, kousk-inder, sor***

**Damaï é ar chop po kime aretañ** : C'est bientôt la sieste tu n'auras qu'à arrêter *(Kolloreg)* ; **A-wechou pé vije ar chop (é) tond** : Des fois lorsqu'il commençait à piquer un somme *(Kolloreg)* ; **Oa ket miret d'ober chop ba-dreñw ar c'harr i(v)e ha deut an ivaj maes deuh ar varrikenn, sete heñw ree chop ba'n dour** : Il ne pouvait pas s'empêcher de faire un somme derrière la charrette également, et la boisson est sortie de la barrique, il roupillait donc dans l'eau *(Kolloreg)*

**CHOPINAD** [ʃɔ'piːnəd-t] : [***chopinat*** 1659] n.m. (pl. **-ou** [ʃɔpi'nɑːdu]) ; Chopine (de) / Pot (à boire)

✗ *cf.* : ***banne, evañ, gwerennad***

**Tapet bep a chopinad jistr bop(r)ed !** : Prenez chacun une choppe de cidre en tout cas ! *(Kergrist)* ; **Houzh na evet ur chopinad ha ma vêmp aretet…** : Elle avait bu un pot et si nous nous faisions arrêtés… *(Plouïe)* ; **Ha beb heñi d'e dro da bêo ur chopinad, hègn dap beb chopinad ar mod-se** : Et chacun leur tour ils payaient un coup, ils prenaient chaque coup comme ça *(Kolloreg)* ; **Oagn 'h aretet ba-ti ur c'hamarad dê d'ev ur chopinad 'e ! Me(d) 'zhpenn un' oa bet ha dow ha matrehe tri** : Ils s'arrêtèrent chez un ami à eux pour boire une chopine aussi ! Mais il y en eu plus d'une et deux et peut-être trois *(Plonee)* ; **Hag ar re-mañ oa viss ba-enne, lec'h oagn bet 'taped ur chopinad, nagn endiket un hent fall dê d'ond d'ar gêr ! Un hent lous !!!** : Et ceux-ci avaient du vice, là où ils allèrent prendre une chopine, ils leur avaient indiqué un mauvais chemin pour venir à la maison ! Un chemin sale !!! *(Plonee)*

**CHOPINATA** [ʃɔpi'nata] : [***chopinat*** 1732] vb. ; Boire des chopines

**Mond a ran da chopinata ba'r vourc'h** : Je vais boire des chopines au bourg *(Lokmarïa)*

**CHORDRONENN** [ʃɔr'drɔ̃:nən] : [vx. br. ***satron*** ; ***sardonenn*** 1499] sing. ; Bourdon

**CHORDRONER** [ʃɔr'drɔ̃:nər] : [***sardoner*** 1931] n.m. (pl. **-ien** [ʃɔrdrɔ̃'nɛrjən]) ; Bourdonneur

- **Chordronerien Lokmarïa** : Les bourdonneurs de Locmaria (surnom) *(Berrien)*

**CHOT** [ʃod-t] : [***chot*** XVI[e]] n.f. (les deux – **an diwchot** ['diwʃod-t]) ; Joue

**Ar garvan pe kost ar chot ma-keres** : La mâchoire ou le côté de la joue si tu préfères *(Poullaouen)*

**CHOUCH / SOUCH** [ʃuʃ] [suʃ] : [***zouch*** 1890] n.m. (pl. **-ou** ['ʃuʃu] ['suʃu]) ; Souche

**Ba foñs ur souch kozh ahe (e)mon !** : Je suis là dans le fond d'une vieille souche *(Ar Fouillez)* ; **Ha hemañ zo un trañch (e)vid tennañ chouchou** : Ça c'est une houe pour extraire des souches *(Berrien)* ; **Sklejañ chouchou petramant sklej ur wênn** : Traîner des souches ou-bien traîner un arbre *(Skrigneg)* ; **Ar c'hazh-porn oa da heurtal ar chouchou ha da chech an ar dreñw ma vïe daw ober** : La curette servait à chasser les souches et de tirer la charrue en arrière si on devait faire *(Berrien)* ; **War ur souch vijent staget, ur chouch kozh deuh ur weenn, mod-all nijent torret tou'n traou, ar re-he lampe partoud, paotr-kaezh !** : Ils étaient attachés à une souche, une vieille souche d'un arbre, autrement ils auraient tout cassé, ils sautaient partout, mon pauvre ! *(Skrigneg)*

- **Chouch-koat** : Souche de bois ; **Un anve vise lak(e)t war ur souch-koat, ar maout vise gwraet deus hezh** : Une enclume que l'on mettait sur une souche de bois, on appelait ça le billot *(Karais)*
- **Chouch-lann** : Souche de lande ; **(A-)benn cheñch tu deus toud ar chouchou-lann ha-toud ha neuhe é red dê chech hañ !** : Pour retourner toutes les souches de lande et tout, il leur fallait alors tirer hein ! *(Plouïe)*
- **Penn-chouch** : Personne peu loquace ; **Penn-chouch ya, 'n heñi na gaosev ket** : Quelqu'un de peu loquace oui, celui qui ne parle pas *(Kleden)*
- **Pêo diwar ar chouch** : Payer en nature ; **Oh ! Pêo a ri diwar ar chouch !** : Oh ! Tu paieras en nature ! (c-à-d. On s'arrangera autrement) *(Skrigneg)*

**CHOUCHED / CHOUCHAÑ** ['ʃuʃə(d-t)] : [***soucha*** 1659] vb. ; Cacher / Baisser, rentrer la tête / (Geste de se tapir)

✗ *syn.* : ***kuad, koachañ, skoachañ***

**Chouchet é** : Il est caché *(Brasparzh)* ; **Sete ni chouchet dreñw ar c'hleuñ** : Nous étions donc cachés derrière le talus *(An Uhelgoat)* ; **'N-om chouchañ mad dindan ar liñseniou** : Bien se cacher sous les draps *(Plouïe)*

**CHOUCHENN / SOUCHENN** ['ʃuʃən] ['suʃən] : [***souchen*** 1895 ; ***chouchen*** 1919] n.f. ; Hydromel

✗ *syn.* : ***chupites***

**Me reen ket souchenn, med lod ree, ya** : Moi je ne faisais pas d'hydromel, mais certains faisaient, oui *(Kleden)*

**CHOUCHENNIÑ** [ʃu'ʃɛni] : vb. ; Se faire payer en nature

**Ah amañ chouchenni ket 'ha !** : Ah ici ma foi, tu ne te feras pas payer en nature ! *(Skrigneg)* ; **Pi(d)ur é te é, bêi 'ha(n)on diwar ar chouch ! – Hag amañ chouchenni ket 'ha !** : Puisque c'est toi, tu me paieras en nature ! – Ah ma foi ici tu ne te feras pas payer en nature ! *(Skrigneg)*

**CHOUK** [ʃuk] : [***chouc*** 1499] n.m. ; Haut du dos / Nuque

✗ *cf.* : ***goûg, kerc'hen***

**Troc'het vije yeot ba'r prajou, douget vije war 'r chouk, lake(t) vije d'ar c'hoèlïou ba ar glwejenn pe ba ar preseb** : On coupait de l'herbe dans les prés, on portait sur le dos, on mettait aux taureaux dans le râtelier ou dans la mangeoire *(Lokarn)*

- **Lak *udb.* deuh e chouk** : Mettre *qqchose* sur ses épaules (dans un balluchon) ; **Warc'hoazh me lako un tamm bara deuh ma chouk** : Demain je mettrai un bout de pain dans mon balluchon *(Berrien)*
- **Sevel e chouk** : Relever la tête / Sortir des dettes / Redresser la barre ; **Gall neus sevel e chouk** : Il a pu redresser la barre *(Plouïe)* ; **Sevel ra i chouk, un dra m(e)nnaket so** : Il relève la tête, il se passe quelque chose *(Skrigneg)*
- **Taped béc'h war e chouk** : Accumuler des dettes ; **Re a véc'h neus tapet war e chouk** : Il a accumulé trop de dettes *(Plouïe)*

**CHOUKAÑ** ['ʃukə] : [***choukañ*** 1992] vb. ; (se) Voûter

✗ *cf.* : ***dowblegañ***

**Chouket é** : Il est voûté *(Berrien, Plouïe)*

**CHOUKAÑ** : [***chouquein*** 1732 ; ***choukañ*** 1895] vb. ; Bourrer / Enfoncer / Fourrer / Foutre

✗ *syn.* : ***bourañ, fout, planta, sankañ***

◆ Enfoncer ; **Chouket un tamm bazh ba'r vager, beñ us d'ar gwele !** : Un bout de bâton enfoncé dans le mur, au-dessus du lit ! *(Ponvel)*

◆ Fourrer ; **Katellig sinifi chouk i vri ba'r gujun, da chouk i vri ba-lec'h vis(e) ket gleet daoñ o(be)r…** : « Katellig » signifie fourrer son nez dans la cuisine, fourrer son nez là où il n'était pas devait pas… *(Ponvel)*

◆ Foutre ; **Dé ziwall da pass kaoud heubeulien re vrass na re kosto dé zond war an douar, ba-lec'h gwech-ell, eh beñ ar marc'h 'h ee wa'r gaseg ha choukè un' dèi hag e oa ket rass (e-)bed na foutr na *rien*** : Pour empêcher que des poulains trop balèzes et trop costauds ne naissent, alors qu'autrefois, eh bien le cheval allait sur la jument et lui en foutait un qui n'était d'aucune race, que dalle *(Kleden)*

➢ **Chouk an tan war *ub.*** : Foutre le feu chez *qqn.* ; **Mi meus chouket an tan war'nê** : J'ai foutu le feu chez eux *(Kergrist)* ; **Ha chouket an tan ba'n ti ha ba'r c'hrow** : Et elle a foutu le feu à la maison et à la crèche *(Kergrist)*

**CHOUKATA** [ʃu'kata] : [***choukata*** 1876] vb. ; Transbahuter

✗ *cf.* : ***kass-ha-digass***

**Choukata béc'hou traou war e gein** : Transbahuter des charges sur son dos *(Poullaouen)*

**CHOUKENN** ['ʃukən] : [***choukenn*** 1931] n.f. (pl. **-ou** [ʃu'kɛnu]) ; Panoufle / Garniture de coup-de-pied, de sabot

✗ *m. dér.* : ***dichoukenniñ*** ; *syn.* : ***bour***

**Boutou-koat ga ur choukenn-lèr !** : Des sabots de bois avec une panoufle en cuir *(Skrigneg)* ; **Choukennou-foenn gante war o botou** : Des panoufles de foin sur leurs chaussures *(An Uhelgoat)*

**CHOUNAVE / CHOUNAI / CHOUNAIO / CHOURNAIOU / JOURNAVE** [ʃu'nɑːve] [ʃu'naj] [ʃu'najo] [ʃur'naju] [ʒur'nɑːve] : coll. (sing. **chounavezenn** [ʃuna've:zən] **journavezenn** [ʒurna've:zən] sing. pl. **chounavezennou** [ʃunave'zɛnu]) ; Choux-navets

✗ *cf.* : ***irvin, kaol***

**'H añw da gutuilhañ kaol-chounai** : Je vais arracher des fanes de choux-navets *(Plouïe)* ; **Ah ! An dra-he oa 'è 'ha ! Ah ya ! Journave** : Ah ! C'était ça aussi ma foi ! Ah oui ! Des choux-navets *(Skrigneg)* ; **Heñw voa aet fougeet lar na chounaio bras !** : Il était devenu vantard du fait qu'il avait de grands choux-navets *(Speied)* ; **Da-veked pé vé hadet, laket chounai ha traou ar mo(d)-se** : Jusqu'à ce qu'on ait semé, mis des choux-navets et des choses comme ça *(Speied)* ; **Ur journavesenn, an dra-he zo pounnerroc'h c'hoazh !** : Un chou-navet, c'est encore plus lourd ! *(Skrigneg)* ; **Ba'h ar soubenn vije laket : Kaol, jolotes, journave ha karotes !** : On mettait dans la soupe du chou, des échalotes, du chou-navet et des carottes ! *(Skrigneg)* ; **Choñj bet 'h o(be)r cherriadeg-chounai, cherriadeg gouel-Mikael** : Me rappelle être allé faire le grand charroi de choux-navets, le grand charroi de la Saint-Michel *(Speied)* ; **Pé vise-heñw mew, e dad-kàer dèoñ, voa fogeal ga e chounaio** : Lorsqu'il était saoul, son beau-père, se vantait de ses choux-navets *(Speied)* ; **Ha goude-se vïe hadet segal petramed laket chounai pe forz-pet(r)a ba ene** : Et ensuite on y semait du seigle ou-bien des choux-navets ou n'importe quoi *(Berrien)* ; **Hag a-wechou ba foñs ar poufèr vije troc'het pitrabes i(v)e, ur chounave i(v)e** : Et parfois on coupait aussi des betteraves et un chou-navet dans le fond de la marmite *(Berrien)* ; **Pep-heñi a lakè ar pezh na c'ho(a)nt : Lod lakè boutailhou, lod-all lake chournaiou, beb-sort ! Toud ar pezh pa c'hoant** : Chacun mettait ce qu'il voulait : Certains mettaient des bouteilles, d'autres mettaient des choux-navets, toute sorte ! Tout ce que tu voulais *(Plonee)* ; **Hag a soueet oa ha gwel ar bejenn mé-keres, oa ket deuh ar brassañ toud am(añ) ha p(a) é aet da daped 'nèi oa pounner ha oa ur journavezenn e-barzh** : Et il était étonné de voir la motte si tu préfères, elle n'était pas des plus grandes et lorsqu'il alla la prendre, elle était lourde, il y avait un chou-navet à l'intérieur *(Skrigneg)*

**CHUCHÜENN** [ʃy'ʃy:ən] : [***chuchuen*** 1821] n.f ; Lambin (-e) / Mollasson (-ne) / Traînard(e)

✗ *syn.* : ***buzhugenn, ruser, rus-rewr, sklêvard, stêner, terleper***

**Ma-kas chuchüenn !** : Espèce de lambin ! *(Skrigneg)* ; **Un dèn hag a oa 'h o(be)r ar menaj ba'r skol ahe gis-se, ur chuchüenn !** : Une personne qui faisait le ménage là à l'école, un mollasson ! *(Skrigneg)* ; **D(a) zigentañ oa ur chuchüenn 'ha ! Oh, nul 'ha da gontañ ! Med ba'r skol é bet ma'hat hañ ! Gwellaad a ree !** : Au départ c'était un mollasson ma foi ! Oh, nul pour conter ! Mais il a probablement été à l'école hein ! Il s'améliorait ! *(Skrigneg)*

**CHUPENN / JUPENN** ['ʃypən] ['ʒypən] : [***iupen*** 1659 ; ***chupen*** 1821] n.f. (pl. **-ou** [ʃy'pɛnu]) ; Veste

✗ *syn.* : ***chemisetenn, jiletenn, vestenn***

**O-zri krog em chupenn** : Eux trois crochant dans ma veste *(Ar Fouilhes)* ; **Frank a-walc'h é ar chupenn** : La veste est assez ample *(Plouïe)* ; **Ur chupenn pann-voulous nevez-flamm** : Une veste de velours flambant neuve *(An Uhelgoat)* ; **Ar chupenn ha neus prenet ba Montroules** : La veste qu'il a achetée à Morlaix *(Plouïe)* ; **Ha bep-heñi i boutailhad-traou gantoñ ha vij(e) kuz-hi ba-dan ar chupenn, ya** : Et chacun avait sa bouteille de trucs et on la cachait sous la veste, oui *(Kleden)* ; **Hag ur bern, pé brenègn un abid vis(e) ur chupenn hag ur chupenn vihen ba-(d)indan** : Et énormément, lorsqu'ils achetaient un costume, il y avait une veste et une petite veste en dessous *(Kareis)* ; **Hezh na gwraet ur form un dèn, bouret ur bragou ha' ur chupenn hag un tok, toud ar voutik** : Et il

avait confectionné une forme humaine, bourré un pantalon et une veste et un chapeau, tout le bazar *(Plonee)* ; **Oh bah ! Me bresto dit ur bragou poltok meus ahe his-se hag ur chupenn, red é dit mond d'an eured neuhe !** : Oh pff ! Je te prêterai un pantalon en suédine que j'ai là et une veste, alors il faut que tu ailles à la noce *(Skrigneg)* ; **Ah ! Ar chupennou oa ar re-vi(he)n ah(e) ! Ar re zigoueè da-beked amañ, n'eus ket gwal bell-zo zougè 'n dud chupennou c'hoazh** : Ah ! Les vestes, c'étaient les petites là ! Celles qui arrivaient jusqu'ici, il n'y a encore pas bien longtemps, les gens portaient des vestes *(Kareis)* ; **Ha ma vis(e) mad ar chupenn vihen vis(e) laket ur mañchou da houzh ha vis(e) laket houzh da ramplass(añ) ho chupenn pet(r)a !** : Et si la petite veste était bien, on lui mettait une paire de manches et on la faisait remplacer votre veste quoi ! *(Kareis)* ; **Ha vis(e) red dê lak(ad) un tok ha laka(d) 'vel ur chupenn daoñ ha lak(ad) ur vazh ba-kreis ar park ha lak(ad) an dra-se peu-prè hanter-kant metr 'n eil deus egil(e) blam da harz anê da zond** : Il fallait le mettre un chapeau et comme une verste, mettre un bâton au centre du champ et mettre ça à peu près cinquante mètre l'un de l'autre afin de les empêcher de venir *(Kareis)* ; **Gwech-all, houzoh walc'h, vije ket sellet deus traou mod-se hag a hañw 'h a da lak i chupenn 'hat hag i dok hag o hond da gerc'had ar bal da greusañ ba'h ar jerdrin** : Autrefois, vous savez bien, on ne regardait pas ces choses-là, il alla ainsi enfiler sa veste et son chapeau en allant chercher sa pelle pour creuser dans le jardin *(Skrigneg)*

- **Chetañ e chupenn** : Enlever sa veste ; **Chet(et) ho chupenn ma peus c'hoant heñ !** : Enlevez votre veste si vous voulez hein ! *(Karais)*
- **C'hweo ba e chupenn** : Fanfaronner (m-à-m. gonfler dans sa veste) ; **Hañw, haotr-kaezh, oa 'c'hweo ba i chupenn, an aer da lared dê « me meus disket traou ! »** : Lui, mon pauvre, il fanfaronnait, l'air de leur dire « moi j'ai appris des choses ! » *(Skrigneg)*
- **Diwar gorn ur chupenn** : Au coin d'une veste ; **Ar c'hañw ! Ar baotred vije lak(et) ur ruban du diwar gorn o chupenn ah(e) pa vije kañw, vije gwel(et) lar oagn in kañw** : Le deuil ! On mettait aux garçons un ruban noir là au coin de leur veste lorsqu'il y avait deuil, on voyait qu'ils étaient en deuil *(Skrigneg)*
- **Taol e chupenn** : Enlever sa veste ; **Taol da chupenn !** : Enlève ta veste ! (bagarre) *(Pleiben)*

**CHUPENNAD** [ʃy'pɛnəd-t] : [***chupennad*** 1992] n.f. ; Embonpoint

- **Be ur chupennad war'naoñ** : Avoir de l'embonpoint ; **Hezh zo ur chupennad war'naoñ, an dra-he vise laret fassil dram é tew-toud** : Il a de l'embonpoint, on disait ça probablement du fait qu'il est bien gros *(Skrigneg)*

**CHUPITES** [ʃy'pitəs] : [***chupitez*** 1983] n.m. ; Hydromel *(Berrien)*

✗ *syn.* : ***chouchenn***

**CHUTELL / CHUTENN** ['ʃytəl] ['ʃytən] : [***chutell*** 1927] n.f. (pl. **-ou** [ʃy'tɛ(l/n)u]) ; Stalactite / Tétine de biberon

✗ *syn.* : *(stalactite)* ***dant-kenver, stribilhon***

**Roiñ e chutenn d'an oan** : Donner la tétine à l'agneau *(Poullaouen)* ; **An dra-he vije gwraet ga un tamm kaoutchou, me n'onn ket pe-naos vije speget, neuhe vij(e) ket ka(v)et chutellou, 'vi(d) dre-amañ !** : C'était fait d'un bout de caoutchouc, je ne sais pas comment il était collé, on ne trouvait alors pas de tétines, pour ce qui est de par ici ! *(Skrigneg)*

**C'HOANT** [hwãn-t] [hwɔ̃n-t] : [vx. br. ***huuant, uuant*** ; ***hoant*** 1499] n. ; Envie

✗ *cf.* : ***sorc'henn***

**N'eus ket moien da son(añ) toniou tre (e)vel vé c'hoant d'o(be)r** : Mais on ne peut pas jouer des tonalités tout à fait comme on voudrait *(Skrigneg)* ; **Bremañ zo kalz a c'hoant da gontinüiñ, kar an heñchou zo vall** : Maintenant on a vraiment envie de continuer, car les routes sont mauvaises *(Skrigneg)*

- **Ar pezh vé c'hoant** : Ce qu'on veut ; **Se zo kaos a laron war ar paper vé braw merkañ ar pezh a vé c'hoant !** : C'est pourquoi je dis que sur le papier, c'est facile de marquer ce qu'on veut ! *(Skrigneg)*
- **Be direwret ga'r c'hoant (da)** : Mourir d'envie (de) ; **Direwret oa ga'r c'hoant d'ond d'ar bal !** : Elle mourait d'envie d'aller au bal ! *(Skrigneg)*
- **Dond da c'hoant da *ub.* da + *vb.*** : Venir l'envie à *qqn.* de + *vb.* ; **Vij(e) ket moien da bad ! Sete ken a teue da c'hoant dit da 'n-om gravinad !** : On ne pouvait pas tenir ! De telle sorte qu'il te venait l'envie de te gratter ! *(Skrigneg)*
- **Kaoud c'hoant** : Avoir envie / Vouloir ; **O-dow, mod hé c'hoant** : Les deux, comme tu veux *(Skrigneg)* ; **Pet(r)a nagn c'hoant d'o(be)r ?** : Que voulaient-ils faire ? *(Plouïe)* ; **C'hoant na da houll ganec'h a-raog** : Il voulait vous demander avant *(Plouïe)* ; **Na ket ur bern c'hoant da gaoud** : Il n'avait pas énormément envie d'avoir *(Poullaouen)* ; **Te peus c'hoant da ve professeur brezhoneg ?** : Tu veux être professeur de breton ? *(Berrien)* ; **Set(u) bep-heñi ree ar pezh na c'hoant** : Chacun faisait donc ce qu'il avait envie *(Plouïe)* ; **Ma peus c'hoant cheñchefemp plass da weled** : Si tu veux nous changerons de place pour voir *(Lokmarïa)* ; **C'hoant vé d'ober mad 'è pé vêr tiskiñ ur sort** : On a envie de bien faire aussi quand on apprend quand-même *(Skrigneg)* ; **C'hoant a heus a larefen dit pe-naos a rañw ?** : Veux-tu que je te dise comment je fais ? *(Skrigneg)* ; **Peus ket c'hoant d'ond da wel (a)ha(n)on (a-)benn (im)berr ?** : Tu n'as pas envie de venir me voir ce soir ? *(Landelo)* ; **Toud noaint c'hoant d'hond da Vontroulez da Foar an Nec'h** : Ils avaient tous envie d'aller à Morlaix la Foire Haute *(Plouïe)* ; **Ma peus c'hoant gis ma voc'h kontant 'h amp da zimiiñ** : Si tu veux vu que tu es d'accord nous allons nous marier *(Sant-Hern)* ; **Ha kred aha(n)on ma heus c'hoant ! Ma heus ket : memes-mod é din !** : Et crois-moi si tu veux ! Si tu ne veux pas : c'est pareil pour moi ! *(An Uhelgoat)* ; **Sete pé zigoueemp assames vê plijadur, sete mé c'hoant d'ond** : Quand on se retrouvait donc ensemble il y avait de l'animation, j'avais donc envie de venir *(Skrigneg)* ; **Neugn ket emm da gaoud c'hoant da gaoud un dra mennaket !** : Ils n'ont pas besoin d'avoir envie d'avoir quelque chose *(Skrigneg)* ; **Hag ar vamm-gozh, pa nij(e) ket c'hoant gwel(ed) ar Gwilhou 'tond, a vïe 'lar(e)d** : Et la grand-mère, lorsqu'elle n'avait pas envie de voir venir Guillou, elle disait

*(Skrigneg)* ; **Houzh zo bet sa(v)et re sod ! Houmañ vé lesket d'o(be)r toud ar pezh né-i c'hoant !** : Elle a été élevée de façon trop laxiste ! On la laisse faire tout ce qu'elle veut *(Skrigneg)* ; **Hezh 'ha ma bet klêt 'naoñ lar(e)d, na ket c'hoant nije gwraet i vugale toud ar pezh na bet gwraet** : Lui ma foi, je l'ai entendu dire qu'il ne voulait pas que ces enfants fassent tout ce qu'il avait fait *(Skrigneg)* ; **Pep-heñi a lakè ar pezh na c'hoant** [hwɔ̃n-t] **: Lod lakè boutailhou, lod-all lake chournaiou, beb-sort ! Toud ar pezh pa c'hoant** : Chacun mettait ce qu'il voulait : Certains mettaient des bouteilles, d'autres mettaient des choux-navets, toute sorte ! Tout ce que tu voulais *(Plonee)*

➢ **Liw ar c'hoant-kac'had** : Teint jaunâtre (m.-à-m. : Couleur de l'envie de chier) ; **Liw ar c'hoant-kac'had, 'vel lare lod** : Le teint jaunâtre, comme certains disaient *(Kolloreg)*

➢ **Ma vé c'hoant** : Si on veut ; **Klask anê meus ket bet gwraet, n'on ket kat da lared, ma zad a ree se ! Heñ oa i labour ma vé c'hoant** : Je ne suis pas allé en chercher, je ne peux pas dire, c'est mon père qui faisait ça ! C'était son travail si on veut *(Pluskelleg)*

**C'HOANTAAD** [hwɑ̃n'tɑːd-t] : [***hoantat*** 1499] vb. ; Désirer / Envier

◆ Désirer ; **Ar paotr hag e wreg na c'hoantêt kaoud ur c'hog** : Le gars et sa femme désirèrent avoir un coq *(Ponvel)*

◆ Envier ; **Pegen c'hoantêt vijent !** : Qu'est-ce qu'ils étaient enviés ! *(An Uhelgoat)*

**C'HOANTADENN** [hwɑ̃n'tɑːdən] : [***c'hoantaden*** XIX[e]] n.f. (pl. **-ou** [hwɑ̃nta'dɛnu]) ; Envie (de) / Tache d'envie

◆ Envie (de) ; **Ar vamm na bet ur c'hoantadenn** : La mère a eu une envie de vin (quand elle était enceinte, ce qui fait que l'enfant avait une tache d'envie) *(Plouïe)*

◆ Tache d'envie ; **Sell 'ta, henn(ezh) neus ur c'hoantadenn** : Regarde ça, il a une tache d'envie / & Regarde ça il a une envie de (vin... suivant la couleur de la tache d'envie) *(Plouïe)* ; **Ur c'hoantadenn, 'n hi(ni) vije dougéres nije ket bet pezh a na c'hoant** : Un tache d'envie, celle qui était enceinte n'avait pu ce qu'elle voulait *(Skrigneg)*

**C'HOANTIG** ['xwɑ̃ntig-k] : [***hoantec*** 1530] ad. ; Envieux (-se)

**« Heñ neus avi, c'hoantig » vé lar(e)t da un tamm mouss bihen** : « Il a envie, envieux » qu'on dit d'un petit môme *(Laz)*

**C'HOAR** [hwɑːr] : [vx. br. ***guoer*** ; ***hoar*** 1499] n.f. (pl. **-ised** [hwa'riːzəd-t] **-esed** [hwa'reːzəd-t]) ; Sœur

✗ *m. dér.* : ***lesc'hoar*** ; *m. comp.* : ***hanter-c'hoar*** ; & *cf.* : ***breur***

**Diw c'hoar neugn (a)darre** : Ils ont encore deux sœurs *(Plouïe)* ; **Da c'hoar ha ma c'hoarised** : Ta sœur et mes sœurs *(Lannedern)* ; **Ma c'hoar zo koshoc'h (e)vidon dow la** : Ma sœur est plus vieille que moi de deux ans *(Plonee)* ; **Me meus bet klêt ma c'hoarésed lared** : J'ai entendu mes sœurs dire *(Pluskelleg)* ; **Plij a ree e c'hoarésed da ma dad** : Mon père aimait ses sœurs *(Ponvel)* ; **Oh ! Goud(e)-se oa deut ma c'hoar vihen neuhe** : Oh ! Ensuite ma petite sœur était alors arrivée *(Skrigneg)* ; **Ma breudeur ha ma c'hoarésed oa mo(d)-se 'e !** : Mais frères et mes sœurs étaient également ainsi ! *(Lannedern)* ; **Mé c'hoarésed oa raog ba'r skoul oa koshoc'h 'vitin** : Mais sœurs qui étaient avant à l'école étaient plus âgées que moi *(Ponvel)* ; **O mamm (d'ar reñ-he) oa c'hoarised da ma zad** : Leurs mères étaient des sœurs à mon père *(Plouïe)* ; **Ah ! Leusk da c'hoar d'ond bremañ ! Te 'h ay damaig !** : Ah ! Laisse ta sœur venir maintenant ! Toi tu iras tout à l'heure ! *(Skrigneg)* ; **Hou(zh) oa ur c'hoar da ma mamm-gozh di(n)-me, an hin(i) a ree krampouzh** : C'était une sœur à ma grand-mère à moi, celle qui faisait des crêpes *(Skrigneg)* ; **Eh ! Da c'hoar, ahe sell, so hêñvel deus da vamm un tamm, hoñzh zo sirivus !** : Eh ! Ta sœur, là tiens, ressemble un peu à ta mère, elle est sérieuse ! *(Skrigneg)* ; **Ha mum oa seizh a vugale ba'r familh, ur plac'h ha c'hwec'h paotr, beb a c'hoar dimp** : Et nous étions sept enfants dans la famille, une fille et six garçons, nous avions respectivement une sœur *(Kalaner)* ; **Ha vis(e) ràet mel dé toud an dud, dé toud ar vugwal(e) d'ond, dé mé c'hoarés(ed), mé breur** : Et on donnait du miel à tout le monde, à tous les enfants qui viennent, à mes sœurs, mon frère *(Kleden)* ; **Meus choñj c'hoazh 'è deus ar c'hoar vihen oa gan(et) pemzete war-lerc'h ha 'n deiezh a-raog oar 'torn(añ) e-tu am(añ) 'è** : De plus je me rappelle également de la petite sœur qui naquit quinze jours après et la journée d'avant, on battait le sarrasin ici aussi *(Laz)*

➢ **Deut so ur c'hoar dit** : Tu viens d'avoir une sœur ; **Ah ! Deut so ur c'hoar vihen dit ! – Ah bon 'ha ! Hañ ! Kontant oun 'ha ! Me(d) ma vé ket ma zud 'vid sevel 'nèi, me a rey !** : Ah ! Tu viens d'avoir une petite sœur ! – Ah bon ! Han ! Ma foi je suis content ! Mais si mes parents ne peuvent pas l'élever, moi je le ferai ! *(Skrigneg)*

**C'HOAR-GÀER** [hwar'gɛ̀ːr] : [***c'hoar-gaer*** 1931] n.f. (pl. **c'hoar(é/i)sed-kàer** [hwa'r(e/i)zət'kɛ̀ːr]) ; Belle-sœur

✗ *syn.* : ***lesc'hoar***

**(E)vel ma c'hoar-gàer** : Comme ma belle-sœur *(Plouïe)* ; **Ha ma c'hoar-gàer oa en(e) 'e ! Sete me môa tud da zigemer (a)ha(n)on kea !** : Et ma belle-sœur y était également ! J'avais donc du monde pour m'accueillir n'est-ce pas ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Nann deusoudon é bet mad walc'h, gwashoc'h ga(v)en ar c'hoarésed-kàer (e)vid oa ar vamm-gàer** : Non, elle fut assez bonne envers moi, je trouvais pire les belles-sœurs que la belle-mère *(Poullaouen)*

**C'HOARI** ['hwa.j] ['hwɑːri] : [***hoari*** 1499] vb. (p.p. **c'hoarïet** [hwa'rijəd-t]) ; Jouer / & Arriver / Traficoter

◆ Arriver ; **Peta c'hoa'i ganac'h ?** : Qu'est-ce qu'il t'arrive *(Kergrist)* ; **Med petra c'hoa'i ganoc'h Jakes ?!** : Mais qu'est-ce qu'il t'arrive Jaques ? *(Sant-Hern)* ; **Daon ! Pet(r)a c'hoa'i ga'r re-mañ ?!** : Diantre ! Qu'est-ce qui leur arrive ?! *(Skrigneg)*

◆ Jouer ; **Med d'ar mare-se, me c'hoarïe a-peu-prè** : Mais à cette époque, je jouais approximativement *(Skrigneg)* ; **Pugur me oa mé-hun ha pé gè(v)en re-all dé c'hoa'i** : Puisque moi j'étais seule et lorsque je trouvais d'autres pour jouer *(Laz)* ; **'Moc'h ket kont da c'hoa'i ga'n amann bremañ ?!** : Vous n'avez pas l'intention de jouer

avec du beurre maintenant ?! *(Plonee)* ; **Me n'ouon ket ar musik, sete n'on ket (e)vid c'hoa'i assames ganit** : Je ne connais pas la musique, je ne peux donc pas jouer avec toi quoi *(Skrigneg)* ; **Med ar wech-mañ n'é ket c'hoa'i an dra-he oamp c'hoa'i** : Mais cette fois ce n'est pas à ça que nous jouions *(An Uhelgoat)* ; **Daon 'ha ! Ar re-m(añ) oa c'hoa'i, an diw galkenn-m(añ) !** : Diantre ! Elles jouaient, ces deux écervelées ! *(Karnod)* ; **N'ees ket ahe da c'hoa'i, pugur ahe zo un dra-mañ 'n teus pe ahe zo un n'onn ket petra** : Ne va pas là jouer, puisque là il y a un soit un fantôme soit un je ne sais quoi *(Berrien)* ; **Gwich-all a c'hoarïe ar vugale ga kement sort a oa toud war an dou(a)r ha lec'h bremañ sell ket 'r vugale deus traou mo(d)-se kin !** : Autrefois les enfants jouaient avec absolument tout ce qu'il y avait sur terre alors que de nos jours, les enfants ne regardent plus ce genre de choses *(Skrigneg)*

◆ Traficoter ; **Ar vran zo 'c'hoa'i gante dre-ah(e) pe ar bik !** : C'est la corneille qui traficote avec eux (potirons) par là, ou la pie ! *(Poullaouen)* ; **Surtoud an dro zo koajou Uhelgoat ha keit-ha vïemp 'c'hoa'i ga'n harpon neuhe, n'eemp ket gol bell...** : Surtout (dans) le coin, il y a les bois d'Huelgoat et tant que nous traficotions alors à la scie passe-partout, nous n'allions pas bien loin… *(An Uhelgoat)*

- **Aet e benn da c'hoa(r)i boullou** : Il a perdu la boule / Il est devenu fou *(Ar Fouillez)*
- **Amañ (e)mêr c'hoa(r)i** : C'est ici que ça se passe *(Plouïe)*
- **An diaoul zo c'hoa(r)i (e benn / boullou)** : Le tonnerre gronde (mot-à-mot : Le diable joue (sa tête / aux boules) *(Plouïe)*
- **C'hoari akordeoñ** : Jouer de l'accordéon ; **Un'-all oa c'hoazh hag a c'hoarïe an akordeoñ** : Il y en avait encore un autre qui jouait de l'accordéon ; **Med me gave berr ma amzer neuhè é c'hoa'i akordeoñ** : Mais je trouvais alors le temps court à jouer de l'accordéon *(Skrigneg)*
- **C'hoari ar règl** : Jouer la règle : **A-wechou vïemp c'hoa'i ar règl ar mo(d)-se c'hoazh** : Parfois encore nous jouions la règle comme ça *(An Uhelgoat)*
- **C'hoari (ar) vazh** ['hwɑːj'vaz-s] : Chahuter (rigoler entre amis) / Sévir (maladie) ; **Ur c'hleñved a c'hoa'i vazh ba'r c'hanton** : Une maladie qui sévit dans le canton *(Poullaouen)*
- **C'hoari bank** : Jouer à la banque (anc. jeu de cartes) ; **Ar re-benvidig c'hoarïè bank, ur jeu da sevel béc'h** : Les riches jouaient à la banque, un jeu à semer la discorde *(Poullaouen)*
- **C'hoari bazh-toti** [bas'toti] : Jouer à la crosse ; **Hag nin oa c'hoa'i bazh-toti ene hag a welemp an otrou-person 'tond maes ar winojenn** : Et nous jouions au jeu de la crosse là et nous vîmes le recteur sortir du sentier *(An Uhelgoat)* ; **Ar wech-mañ vïemp c'hoa'i bazh-toti, pep-heñi e'h ee da droc'h ur vazh ba'r harzh hag ur vazh penn-kamm ahe un tamm hag ar ouest-koñserv vïe an toull** : Cette fois-ci nous jouions à la crosse, chacun allait couper un bâton dans le taillis et comme une canne et une boîte de conserve était le trou *(An Uhelgoat)*
- **C'hoari boulou** : Jouer aux boules ; **C'hoarïet neugn boulou** : Ils ont joué aux boules *(Kallag)*
- **C'hoari chiboud** : Jouer au roulé-boulé / Faire la culbute *(Plouïe)* ; **N'é ket braw paotred c'hoa'i chiboud ga'r merc'hed** : Les garçons ce n'est pas beau de faire la culbute aux femmes *(Plouïe)*
- **C'hoari deus *ub.*** : Se jouer de *qqn.* ; **Ar fliket ree tu daoñ da c'hoa'i deusoudon** : Les flics prenaient parti pour lui pour se jouer de moi *(An Uhelgoat)*
- **C'hoari diwar ar li** : Boire jusqu'à la lie ; **Hezh so bemde c'hoa'i diwar-li !** : Il boit chaque jour jusqu'à la lie ! *(Poullaouen)*
- **C'hoari domino** : Jouer aux dominos ; **Lod vé c'hoa'i kartou, lod-all c'hoa'i domino** : Certains jouent aux cartes, d'autres aux dominos *(Plouïe)* ; **Hag a vé an dén da beb merc'her c'hoa'i kartou ha c'hoa'i domino** : Et on joue aux cartes et aux dominos chaque mercredi *(Skrigneg)*
- **C'hoari dre-vall** : Avoir une santé chancelante (m-à-m. jouer par mal) ; **Oh ! 'C'hoa(r)i dre-vall (e)ma-heñw** : Oh ! Il a une santé chancelante *(Kleden)*
- **C'hoari e dro** : Jouer un tour ; **Oh ! Bet é Yann c'hoa'i e dro** : Oh ! Yann a joué un tour *(Skrigneg)*
- **C'hoari e jeu** : Faire son affaire ; **Ma faot dê chom da chilow hezh kanañ ha c'hoa'i e jeu ahe, med neuhe ma douarou jomo da labourad !** : S'ils veulent rester l'écouter chanter et faire son affaire ici, mais alors mes terres resteront à travailler ! *(Landelo)*
- **C'hoari galoch** : Jouer à la galoche ; **Sete ar re-mañ 'h ee da ziskui(zh)añ hag hègn 'h ee da c'hoa'i galoch** : Ils allèrent donc se reposer et ils allèrent jouer à la galoche *(Landelo)*
- **C'hoari gitar** : Jouer de la guitare ; **Disk a res c'hoa'i gitar dê** : Tu leur apprends à jouer de la guitare *(Plouïe)*
- **C'hoari kanetenn** : Jouer aux billes ; **C'hoa'i kanetenn war ar lor-zi** : Jouer aux billes sur le sol de la maison *(Plonee)*
- **C'hoari kartou / C'hoari ar c'hartou** : Jouer aux cartes ; **Pé visemp c'hoa'i kartou** : Lorsque nous jouions aux cartes *(Plouïe)*
- **C'hoari koukoug** : Jouer (à cache-cache / au docteur) ; **Aet é da c'hoa'i koukoug** : Il est allé jouer au docteur *(Plouïe)* ; **Med keh amañ da c'hoa'i-koukoug ba'n ti !** : Mais allez ici jouer à cache-cache dans la maison *(Karnod)*
- **C'hoari krog-raden** : Jouer au crochet de fougères ; **Yeo, yeo ! Krog-raden ahe, reen kemed an dra-he** : Si, si ! Le jeu du crochet de fougères là, je ne faisais que ça *(Lokmarïa)* ; **C'hoa'i krog-raden, sete vïe gwraet krog ha vïe troc'het ar rad(e)n ha an deliou deusoute ha vïe lesket ar c'hrog ar mod-se ha dow grog d(a) (e)n-om grog ar mod-se hag an heñi vïe torret da zigentañ hag a honee** : Jouer au crochet de fougère, on faisait donc un crochet et on coupait les fougères ainsi que leurs feuilles et on laissait le crochet comme ça et deux crochets de s'accrocher comme ça et celui qui était cassé le premier gagnait *(Lokmarïa)*
- **C'hoari merk-ha-tregont** : Jouer au merk-ha-tregont (jeu de cartes trad. « poker breton ») ; **Alïes vïemp o c'hoa'i merk-ha-tregont** : Nous jouions souvent au merk-ha-tregont *(Plouïe)*

- **C'hoari mouch(ig)-dall** : Colin Maillard ; **(E)vid c'hoa'i mouch-dall a vé laket ur mouchouer en-dro d'ar penn ha' vé skloumet ba-dreñw ha vé ar re-all neuhe toud ha hañw da glask ba pe-lec'h vênt, da lar piw eint** : Pour jouer à Colin-maillard on met un mouchoir autour de la tête que l'on noue à l'arrière, puis il y a donc tous les autres et il doit chercher où ils se trouvent, pour dire qui ils sont *(Plouïe)*
- **C'hoari pilouet** : Jouer au quinet ; **Nin vïe c'hoa'i, c'hoa'i-pilouet** : Nous jouions, le jeu du quinet *(An Uhelgoat)* ; **Pilouet a vise laket ur vazh ar mo(d)-se (a-)dreus ha vise sko war penn ar vazh hag a vïe kasset ar pellañ omp bet gallet, goud(e)-se é musulet ga'r vazh hag an heñi nïe gwraet an trassou pellañ nïe gouneet** : Le quinet on mettait un bâton comme ça de travers et on frappait sur le bout du bâton et on l'envoyait le plus que nous pouvions, ensuite on mesure avec le bâton et celui qui avait fait les traces les plus loin avait gagné *(An Uhelgoat)*
- **C'hoari ti bihen** : Jouer à la dînette ; **Ar saout vije lesket da 'n-om zimerd ha ni 'h ee da c'hoa'i ti bihen** : On laissait les vaches se démerder et nous nous allions jouer à la dînette *(Berrien)* ; **Pa vije torret ur vor(e)nn 'h eemp da dapañ toud an dra-he d'o(be)r an ti bihen ! Ha kement goues(t) kozh ha traou vije, ar reñ-he vije destumet toud, laket ba'n ti bihen !** : Lorsqu'on cassait un bol, nous allions tous les prendre pour faire la dînette ! Et autant de vielles boîtes et autres, on les ramassait toutes, on les mettait dans la petite maison ! *(Skrigneg)* ; **Toull-gwer, ya : Pa dorres ur volenn pe un assïed vije chetet toud ba un amplassamant dreñw an ti pe dreñw ur c'harr ha ni 'h ee da furikal an dra-he da dap brawigou da c'hoa'i ti bihen** : Dépotoir de verrerie, oui : Lorsque tu cassais un bol ou une assiette, on jetait tout dans un emplacement derrière la maison, ou derrière une charrette et nous nous allions fureter pour y choper des jouets pour jouer à la dînette *(Berrien)*
- **C'hoari un dro da *ub.*** : Jouer un tour à *qqn.* ; **An dokteur Louis ah(e) na c'hoarïet un dro d'ar jañdarmeed 'è** : Là le docteur Louis avait joué un tour aux gendarmes également *(Plonee)*
- **C'hoari ur plac'h** : Se taper une fille (sex.) ; **Ar gwashañ tra zo (war an douar / ba'r bed) é c'hoa'i ur plac'h gad ur lost koueet** : La pire chose qui soit (sur Terre / au monde) est de se taper une femme et d'être en panne *(Plouïe)*

**C'HOARI** ['hwaj] ['hwɑ:ri] : [vx. br. ***guari, huari*** ; ***hoari*** 1499] n.m. (pl. **c'hoarïou** [hwa'riju]) ; Jeu / Événement

✗ *syn.* : ***jeu***

**Jecho (a)r vazh-youd, ur c'hoa'i-nerzh** : Tirer sur le bâton de bouillie, un jeu de force *(Kergrist)* ; **Vij(e) ket gwraet kemen(t)-se (a) c'hoarïou 'ha** : On ne faisait pas tant que ça de jeux ma foi *(Skrigneg)* ; **Ah, ba du-mañ zo c'hoar(v)ïet ur c'hoa'i an devechou-mañ 'ha** : Ah, il est un arrivé un événement chez moi ces jours-ci ma foi *(An Uhelgoat)* ; **(A-)benn ouïeh la vise echüet ho c'hoa'i eh beñ glaskeh** : Quand vous saviez que votre jeu était fini eh ben vous cherchiez *(Sant-Wazheg)* ; **Daon ! Oa ket c'hoarïou keme(nt)-se (ne)med traou mo(d)-se !** : Dam ! Il n'y avait pas tant que ça de jeux autres que des trucs comme ça ! *(Skrigneg)* ; **Nin na komprenet hoñ c'hoarïou hoñ-hun ba hoñ benn, beb-sort !** : Ni avions conçu nos jeux nous même dans nos têtes, toute sorte ! *(Plonee)* ; **Me vije ma-hun 'ta 'tiwoull ar saout sete oain ket (e)vi(d) o(be)r c'hoarïou** : J'étais seule tiens à garder les vaches donc je ne pouvais pas faire de jeux *(Lokmarïa)* ; **Oa ket disk(et) ar c'hoarïou demp-ni, ni meump disket hon-hun toud (e)n-ur wel ar re-all oc'h o(be)r** : On ne nous instruisait pas aux jeux, nous apprenions nous-même tout en voyant les autres faire *(Skrigneg)*

**C'HOARÏADENN** [hwari'ɑ:dən] : [***c'hoariadenn*** 1927] n.f. (pl. **-ou** [hwaria'dɛnu]) ; Jeu

**Ar c'hoarïadennou oa kollet blame d'ar c'hosh-saout-te !** : Les jeux étaient perdus à cause de cette vieille vache ! *(An Uhelgoat)*

**C'HOARÏELL** [hwa'ri.jəl] : [***c'hoariel*** 1854] n.f. (pl. **-ou** [hwari'ɛlu]) ; Jouet

✗ *syn.* : ***brawigou***

**Nin na c'hoarïell(ou), me(d) nin ouïe c'hoa(r)i d'ar mar(e)-t(e) heñ ! Ha nin eñvañte 'nê hoñ-hun !** : Nous avions des jouets, mais nous savions jouer à cette époque hein ! Nous les inventions nous-même ! *(Plonee)* ; **Bord ar wazh vïe gwraet c'hoarïellou da lakad ur rod da droiñ ha beb-sort traou toud ha nin oa ket daw domp mond da brenañ !** : On faisait des jouets au bord du ruisseau pour tourner une roue et toute sorte de chose, c'était pas nécessaire pour nous d'aller acheter ! *(Plonee)*

**C'HOARÏELLAD** [hwari'ɛlɛd-t] : [***c'hoariellat*** 1921] vb. ; Batifoler / (se) Jouer

- Batifoler ; **Chomet oa da c'hoarïellad...** : Il était resté batifoler... *(Poullaouen)*
- (se) Jouer ; **'Vid amerdiñ 'naoñ a reent ha 'vid c'hoarïellad daoñ !** : Elles faisaient pour l'emmerder et se jouer de lui ! *(Skrigneg)* ; **Me(d) daon ! Ha vije un' bennaket à c'hoarïelled ! Houzoh walc'h** : Mais dam ! C'était quelqu'un qui se jouait (d'eux) ! Vous savez bien *(Skrigneg)*

**C'HOARÏER** [hwa'rijər] : [***hoarier*** 1499] n.m. (pl. **-ien** [hwari'ɛrjən]) ; Joueur

✗ *cf.* : ***soner***

**Oh eo-eo ! Amañ zo kalz a c'hoarïerien !** : Oh si-si ! Ici il y a beaucoup de joueurs ! *(Skrigneg)*

**C'HOARVEO / C'HOARVEAÑ** [hwar'vew] [hwar've.ə] : [vx. br. ***guaruu*** ; ***hoaruout*** 1499] vb. ; Survenir / Arriver

✗ *syn.* : ***erru, digoueo***

**Pet(r)a ar hast zo c'hoarvêt ? Un tan-gwall sur !** : Mais que diable est-il arrivé ? Certainement un incendie ! *(Pleiben)* ; **Med ar c'hloc'h son ket ! Peta zo c'hoarveet gantoñ ?** : Mais la cloche ne sonne pas ! Que lui est-elle arrivée ? *(Plonee)* ; **Ah, ba du-mañ zo c'hoar(v)ïet ur c'hoa(r)i an devechou-mañ 'ha** : Ah, il est un arrivé un événement chez moi ces jours-ci ma foi *(An Uhelgoat)* ; **Un ouvrïer gouest da ramplass (a)han(o)h d'an eil**

**devezh d'egile, forz-petra c'hoarvez ganoc'h** : Un ouvrier capable de vous remplacer d'un jour à l'autre, qu'importe ce qu'il vous arrive *(Lannedern)*

**C'HOARZHADEG** [hwar'zɑːdəg] : [***c'hoarzadeg*** 1912] n.f. (pl. **-ou** [hwarza'deːgu]) ; Rire (collectif) / Rigolade

**Ha pe-seurt c'hoarzhadeg !** : Et quelle rigolade ! *(An Uhelgoat)* ; **Lak ar c'hoarzhadeg mesk an dud** : Amener les gens à la rigolade *(An Uhelgoat)*

**C'HOARZHADENN** [hwar'zɑːdən] : [***c'hoarzadenn*** 1821] n.f. (pl. **-ou** [hwarza'dɛnu]) ; (Éclat de) Rire

**Ur c'hoarzhadenn dener ha braw-spontus** : Un rire tendre et extrêmement beau *(An Uhelgoat)* ; **Oamp ket (e)vid derc'hen hom c'hoarzhadennou** : Nous ne pouvions retenir nos éclats de rire *(An Uhelgoat)*

**C'HOARZHIN / C'HOERZHIN** ['hwarz(in)] ['hwɛrzin] ['hɔrzin] : [***huerzin*** 1499] vb. ; Rire / Rigoler

✗ *m. dér.* : ***mousc'hoarzhin*** ; *syn.* : ***rigolañ***

**C'hoerzhin a reen** : Je rigolais *(Ar Fouillez)* ; **Sete hi c'hoarzh a lar din** : Et donc elle rigole et me dit *(Skrigneg)* ; **Med nem c'hoarzhè heñ !** : Mais nous riions hein ! *(Karnod)* ; **Oh ! Ni mamp c'hoarzhet ga'n dra-he !** : Oh ! Nous avons rigolé à ce sujet ! *(Skrigneg)* ; **Traou da lak(ad) ar vugale da c'hoarzhin** : Des trucs pour faire rire les enfants *(Skrigneg)* ; **Gwel rañw (a)han(o)h o c'hoarzh' ha me c'hoarzh 'e** : Je vous vois rire et je ris aussi *(Landelo)* ; **Red e oa demp c'hoarzhin un tamm bihen 'è hañ !** : Il nous fallait bien aussi rire un petit peu hein ! *(Karnod)* ; **Toud an dud c'hoarzhe deus an dra-he pa gleve an dra-he** : Tous riaient de ça quand ils entendaient ça *(Ar Fouillez)* ; **Oh ! Med c'hoarzhin ran ! N'out ket kap da gompren !** : Oh ! Mais je ris ! Tu ne peux pas comprendre ! *(Skrigneg)* ; **Ah ! Krog é da c'hoarzhin ! Oh ! Mignon é 'leizh i zilhad !** : Ah ! Il commence à sourire ! Oh ! Il est trop mignon ! *(Skrigneg)* ; **Heñ vé dalc'h-mad 'c'hoarzhin ! Hezh vé gwraet *Sourire* deusountoñ !** : Il est toujours en train de sourire ! On l'appelle Sourire ! *(Skrigneg)* ; **Me lar dit oa ur penn warne ha ni c'hoarzhe, ma haotr-kaezh, hom-dow !** : Je peux te dire qu'ils avaient une de ces têtes et nous rigolions, mon pauvre, tous les deux ! *(Skrigneg)* ; **Gaoseen ket, me(d) selled deusoute, me c'hoarzhe deuh an dud ar mo(d)-se** : Je ne parlais pas, mais les regardais, je riais des gens comme ça *(Skrigneg)* ; **Un' eizhte bennaket war-lerc'h oa krog gan toud an dud c'hoarzhin ba'r ru** : Une huitaine plus tard tout le monde commença à rire dans la rue *(Kolloreg)* ; **Ha pé oa e(rr)o ar re-m(añ) (o) tond d'ar gêr (e)n-ur ziskut ha c'hoarzhin ha machin** : Et lorsque ceux-ci arrivèrent, rentrant à la maison en discutant et rigolant et tout *(Kleden)* ; **Lod so ahe ha' c'hoarzhont ket bemde hañ ! É red da harlinkad 'nê (d)indan o moustachou !** : Certains sont là et ne rigolent pas tous les jours hein ! Il faut les chatouiller sous leurs moustaches ! *(Skrigneg)* ; **Me ma c'hoarzhet ! Ur plac'h hag a zo 'hond d'an ilis ha (e)ma war benn hi dowlin pa'n de !?** : J'avais rigolé ! Une femme qui va à l'église et qui est à genoux toute la journée !? *(Skrigneg)* ; **Ar mod-se ouïe an dud badinañ 'tresse ha c'horzhin ha kemer plijadur ha dikrïañ an dud 'vel-just, pugur amañ hi-mañ oa memes-mod 'vid ba lec'h-all !** : Ainsi les gens avaient l'habitude de plaisanter entre eux, de rire, de prendre du plaisir et de décrier les gens bien sûr, puisque c'était pareil ici qu'ailleurs ! *(Lannedern)* ; **Ah ! Lar(ed) a rey an dud : Te n'out ket mad a-walc'h ! Dihan da strimpelliñ ! Daoust ha-hañw vé c'hoarzhet mo(d)-se ?!** : Ah ! Les gens diront : Toi tu n'es pas bien ! Arrête de ricaner ! Est-ce qu'on rit comme ça ?! *(Skrigneg)* ; **An di-all ni mamp gwelet ur plac'h oa e(rr)i war an oad a'ha ! Med errïet oa stumpet a'ha ! Renket mamp c'hoarzhin hag a oa in chort hag dindan ar chort a oa *un collant* gati, ma haotr-kaezh-mañ !** : L'autre jour nous avions vu une femme d'un âge avancé ma foi ! Mais elle était habillée ma foi ! Nous étions obligées de rire, elle était en short et sous le short elle portait un collant, mon pauvre ! *(Skrigneg)*

- **C'hoarzhin ba e vruched** : Pouffer discrètement de rire / Rire sous cape (m.-à-m. Rire dans sa poitrine) ; **Mamp gwel(et) 'nèi 'tond ba'h an oto-karr, oamp komañs(et) toud da c'hoarzhin ba hom bruched** : Nous l'avons vu venir dans l'autocar, nous avons tous commencé à pouffer de rire *(Skrigneg)*
- **C'hoarzhin deuhoutoñ e-hun** : Rire intérieurement ; **Ha c'hoarzhe-heñw deuhoutoñ i-hun** : Et il riait intérieurement *(Kleden)*
- **Lakad *ub.* da c'hoarzhin** : Faire rire *qqn.* ; **Ha 'vid lak ar re-mañ da c'hoarzhin, me ma laket ar bragou !** : Et j'avais mis le pantalon pour les faire rire ! *(Skrigneg)* ; **Lak a rañw ma c'hamaradésed da c'hoarzhin pepred ga'n dra-he** : Je fais toujours rire mes amies avec ça *(Skrigneg)* ; **Klass goûd pe-sort heñi é an heñi lar vis(e) lared ar brassañ heñi 'vid lak an dud da c'hoarzhin fin toud !** : Chercher à savoir lequel est celui qui disait la plus grosse (connerie) pour faire rire les gens au final *(Speied)*
- **N'é ket red da lak ar boc'h war-lein an ti 'vid lak an dud da c'hoarzhin** : Il n'est pas nécessaire de mettre le bouc sur le faîte de la maison pour faire rire les gens *(Skrigneg)*

**C'HOAZH / C'HOA** [hwa(ː)z-s] [χwa.] : [***hoaz*** 1499] ad. ; Encore / (en fin de phrase, accentué il peut signifier) Encore en plus ! / De plus

✗ *m. comp.* : ***blas-kaoud-c'hoazh***

**Piw no c'hoazh ?** : Qui en aura encore ? *(Plourac'h)* ; **Laret vïe c'hoazh** : On disait encore *(Plouïe)* ; **Med un dra-all zo c'hoazh** : Mais il y a autre chose encore *(Landelo)* ; **Be zo c'hoazh traou-all ?** : Encore autre chose ? *(Plouïe)* ; **Deus pet(r)a vo kontet c'hoazh ?** : De quoi va-t-on encore parler ? *(Karnod)* ; **Pe-geid a bado ar jeu-mañ c'hoazh ?!** : Combien de temps ça va encore durer ce bordel ?! *(Plouïe)* ; **Med ar c'hloier oa da zigoueo c'hoazh** : Mais le bedeau devait encore arriver *(Landelo)* ; **Oh matresse zo lod hag a ra c'hoazh** : Oh peut-être que certains le font encore *(Berrien)* ; **Ah ! Ha c'hoazh ba bord ar mor...** : Ah ! Et encore en bord de mer... *(Skrigneg)* ; **Ah ya, med ha c'hoazh ree-hi mad 'è hañ !** : Ah oui, mais et encore elle le faisait bien aussi hein ! *(Skrigneg)* ; **Oa ket bet é weled e filhor a-raog c'hoazh** : Il n'était pas encore venu voir son filleul jusqu'à présent *(Berrien)* ; **Ha na ket gwraet pec'hed (e-)bed c'hoazh !** : Et il ne commit aucun péché encore en plus ! *(An Uhelgoat) ;* **Ha mamm voa brud da ve kourajus c'hoazh** : Et de plus mère était réputée pour être courageuse *(Sant-Wazheg)* ; **Sete an dra-he**

**oa ket bet gwel(et) gwech e-bed c'hoazh** : Donc ça ne s'était encore jamais vu *(Landelo)* ; **Red vije dê be e(rr)i tost da vla 'benn vije 'n-on okupet deusonte ha c'hoazh...** : Il leur fallait avoir un près d'un an pour qu'on s'en occupe et encore... *(Skrigneg)* ; **Ha neu'n vé laret amañ c'hoa(zh) : Ar chass vé alïes tommijenn dac'h an hañw** : Et alors on dit ici encore : Les chiens sont souvent en chaleur l'été *(Laz)*

- **Evid-c'hoazh** [vi'hwa(:)z-s] : Pour l'instant ; **Bon an de-venoñs 'vi'-c'hoazh** : Bon aujourd'hui pour l'instant *(Plourac'h)* ; **Oh ! Lesk houzh 'ta 'vi'-c'hoazh !** : Oh ! Laisse-la donc pour le moment ! *(Skrigneg)* ; **Ah ya ! Me(d) 'vi'-c'hoazh n'eint ket perchet !** : Ah oui ! Mais pour l'instant, ils ne sont pas perchés ! (pois) *(Skrigneg)* ; **Amañ 'vi'-c'hoazh gav ket din zo tennet kalz mein hañ** : Pour l'instant ici je ne crois pas qu'on enlève beaucoup de pierres hein *(Skrigneg)*
- **Ha c'hoazh...** : Et ce... / Et de plus ; **Ha c'hoazh goude oè male(ü)rus** : Et ce malgré son malheur *(Kergrist)* ; **Ha c'hoazh ar skolêr oa chomet estonet** : Et de plus l'instituteur resta pantois *(Kallag)* ; **Ha c'hoazh vïe daw goûd pe-sort mod renk an dra-he c'hoazh !** : Et de plus il fallait encore savoir comment arranger ça ! *(Plonee)* ; **Ha c'hoazh eh een da chasseal c'hoazh sete vijen ket kalz ba'r yêr** : Et de plus j'allais chasser donc je n'étais pas beaucoup à la maison *(Skrigneg)*

**C'HWE** [hwe:] : [vx. br. ***hued*** ; ***c'huëz*** 1732] n.m. ; Air (gonflé) / Flatuosité(s)

**Ga e gontell sovetee un aneval o hond da goueo, kreuñvet ga'r c'hwe** : Munis de son couteau il sauvait un animal tombant, crevé par les flatuosités *(Skrigneg)*

- **Digass ar c'hwe maes** : Expulser les flatuosités ; **Un trokar pet(r)amant daoust ma vije, plant(añ) un tüio dê ba o goûg d'ond d'an estomog, da zigass ar c'hwe maes** : Un trocart ou-bien si jamais y en avait, leur foutre un tuyau dans le cou pour aller à l'estomac, pour expulser les flatuosités *(Skrigneg)*

**C'HWEADENN** [hwe'ɑ:dən] : [***c'hwezadenn*** 1992] n.f. (pl. **-ou** [hwea'dɛnu]) ; Personne gonflée d'orgueil / Vantard (-e)

✗ *syn.* : ***ambarasser, bombañser, fougassenn, fougasser, fougeer, planter-pouf*** ; & *cf.* : ***lorc'h***

**Hezh so ur c'hweadenn !** : Il est gonflé d'orgueil ! *(Skrigneg)* ; **Ha hemañ oa ur c'hweadenn 'è sañset** : Et c'était aussi censément un vantard *(Skrigneg)* ; **Ur bombañser so ur c'hweadenn, ginoweg !** : Un vantard c'est une personne gonflée d'orgueil, un crétin ! *(Skrigneg)*

**C'HWEC'H** [xwɛh] : [vx. br. ***hue*** ; ***huech*** 1499] nombre ; Six

✗ *cf.* : ***c'hwezeg***

**E-pad c'hwec'h eur** : Pendant six heures *(Ar Fouillez)* ; **Ba Plonee neuhe pad ur c'hrogad, pad c'hwec'h vla** : Et alors à Plonévez-du-Faou pendant une bonne période, pendant six ans *(Lannedern)* ; **Ba'r feurmou lec'h vise ar labour teue an dud maes da c'hwec'h eur deuh ar mintin** : Dans les fermes où il y avait le travail les gens sortait à six heures du matin *(Plouïe)* ; **Sè ar re-mañ, ma nïe gwel-hègn petra reer 'benn-neuhe dé c'hwec'h vla...** : Tiens ceux-là, s'ils avaient vu ce qu'on faisait pour-lors à six ans... *(Laz)*

**C'HWEG** ['hwe:g-k] : [***huec*** 1499] ad. ; Exquis / Du sommeil du juste

✗ *syn.* : ***delikad***

- **Ober ur c'housk c'hweg** : Dormir du sommeil du juste ; **Ar bugel neus gwraet ur c'housk c'hweg** : L'enfant a dormi du sommeil du juste *(Poullaouen)*

**C'HWENN** [xwen] : [vx. br. ***vuenn*** ; ***hoannenn*** 1464 ; ***chuen*** 1633] coll. (sing. **-enn** ['xwenən]) ; Puce(s)

✗ *m. dér.* : ***dic'hwennañ*** ; *cf.* : ***low***

**Ur roched reñvaj ar c'hwenn gati** : Une chemise infestée de puces *(Skrigneg)* ; **Mond a ree ar c'hwenn kuit** : Les puces s'en allaient *(Skrigneg)*

- **Klask-e-c'hwenn** : Mendiant *(Skrigneg)*

**C'HWÉNNAD / C'HWINNAD / FWENNAD** ['hɥen(əd-t)] ['hɥin(əd-t)] ['fɥen(əd-t)] : [***huennat*** 1499] vb. ; Sarcler

✗ *cf.* : ***binet, binetenn, boc'h***

**C'hwénn ar betrabes** : Sarcler les betteraves *(Kleden)* ; **C'hwénnad pitrabes petram (a)val-dou(a)r** : Sarcler les betteraves ou-bien les pommes de terres *(Lannedern)* ; **Deut é ar mar(e) da c'hwénnad pitrabes** : Le temps est venu de sarcler les betteraves *(Lannedern)* ; **C'hwénna' pitrabes, an dra-he oa ur gont-all** : Sarcler les betteraves, ça c'était autre chose *(Plouïe)* ; **Daw é din mond da c'hwenniñ, kar êr zo da hadpasseal ba'r betrabes** : Il faut que j'aille sarcler, car il y a besoin de repasser dans les betteraves *(Kareis)* ; **Yeot pé vije deus ar re-mañ vije da c'hwénn (a)nê, houzoc'h walc'h, kempenn (a)nê** : L'herbe, lorsqu'il y en avait, il fallait la sarcler, vous savez bien, les nettoyer *(Plouïe)* ; **C'hwénnad an dra-he vije din o(be)r p(e)tram a'h een da ziwall ar saout** : Sarcler, c'est ce que j'avais à faire ou bien j'allais garder les vaches *(Poullaouen)* ; **N'ee ket d'ar park gwech e-bed da c'hwinnad na da skuilhiñ teil, na d'o(be)r traou-ell 'ha !** : Elle n'allait jamais au champ pour sarcler ni épandre du fumier, ni faire autre chose ma foi ! *(Poullaouen)* ; **Pato zo da fwennad ha ar bitrabes ha toud ha me oar pet(r)a... Ha mond da vêss(añ) ar saout** : Il y a les patates à sarcler et les betteraves et tout et que sais-je... Et aller garder les vaches *(Karnod)* ; **Pé 'h eer da c'hwénnad pitrabes an heñi oa ar stertañ-toud da zigentañ-toud oa pé teuie yeot ba o dousk** : C'est lorsque l'on va sarcler les betteraves que c'est le plus dur au départ quand l'herbe venait parmi elles *(Plouïe)* ; **Kalz tud, pé visent c'hwénned ar bitrabes pe ar 'val'ouar, a ree an dra-he (a)ssames ha ga an dra-he vis(e) ar fèt** : Beaucoup de gens, lorsqu'ils sarclaient les betteraves ou les pommes de terres, faisaient ça en même temps et grâce à ça, il y avait la fête *(Lannedern)* ; **'Benn c'hwénn(añ) ar betrabes vis(e) lak(et) un tr(o)ad berr ba'r boc'h ha 'vi(d) c'hwenn(añ) betrabes oa un teknik dé c'hwenn(añ) (a)nê !** : Pour sarcler les

betteraves on mettait un manche court dedans, il y avait une technique pour les sarcler ! *(Kleden)* ; **Hañ ! Pier, deus on da wel dig-eñ teuy Agnès da jukour 'ha(no)n da c'hwénnad ma zamm pato ha tammou traou zo hag a zo emm da c'hwénna'** : Han ! Pierre, je suis venue voir si Agnès pourra venir m'aider à sarcler mes patates et d'autres choses qu'on a besoin de sarcler *(Karnod)*

**C'HWÉNNÉRES** [hɥe'ne:rəz-s] : [***c'houeneres*** 1866] n.f. (pl. **-ed** [hɥene're:zəd-t]) ; Sarcleuse (à roue tractée)

**Pe-lec'h (e)ma ar c'hwénnéres ?** : Où se trouve la sarcleuse ? *(Plouïe)*

**C'HWEO** ['hwe:o] : [***c'hueza*** 1659] vb. (p.p. **c'hwe(i)et** ['hwe:ed-t] ['hwejəd-t] **c'hwïet** ['hwijəd-t]) ; Dilater / Gonfler / & Se gonfler de fierté, d'orgueil

✗ *m. dér.* : ***dic'hweo*** ; & *cf.* : ***fougeal***

◆ Gonfler ; **C'hweet oa o venn** : Ils avaient la tête gonflée *(Poullaouen)* ; **Ehehe ! Ma c'hwe damaig** : Ehehe ! Si elle gonfle tout à l'heure *(Skrigneg)* ; **C'hweet, braw ha skañw !** : Gonflé, beau et léger ! *(Skrigneg)* ; **Hemañ n'é keme(d) c'hweet toud !** : Il est complètement tout gonflé (gâteau) *(Skrigneg)* ; **Med c'hwïet a oa 'è memes-tra** : Mais il était aussi quand-même gonflé (gâteau) *(Skrigneg)* ; **Ha me ma bet un' ahe gis-se hag oa c'hweet** : Et j'en avais eu une (vache) là comme ça qui avait gonflé *(Skrigneg)* ; **Houzh zo koueet war ur boentenn verkeet ha é bet da c'hweo** : Elle est tombée sur une pointe rouillée et elle a gonflé (c'est-à-dire qu'elle est enceinte) *(Plouïe)* ; **Ahe (e)ma ! Pa 'h eent war-yun war'naoñ, ha gwleb, a c'hweent** : Voilà ! Lorsqu'elles en (du trèfle) consommaient à jeun, et humide, elles gonflaient (les vaches) *(Skrigneg)* ; **Ar loned gave mad an dra-he ha' zebe re, hezh vije goéñvet ga'n heol, kajimant-sur teue da c'hweo** : Les bêtes trouvaient ça bon et mangeaient trop, il était flétri par le soleil, il devait très certainement gonfler *(Skrigneg)* ; **Ha houzh oa ket braw da c'hweo ! Oh ! Pa vïeh c'hweo an tu a-raog gleeh (a)nèi tic'hweo dre an tu-dreñw !** : Et elle n'était pas facile à gonfler ! Oh ! Lorsque vous la gonfliez de l'avant, vous l'entendiez se dégonfler de l'arrière ! *(An Uhelgoat)* ; **Da zistrempañ 'naoñ ha gad ur vi hag a-raog me laka da c'hweo ba ur vor'nn rêjin bihen, me gav gwelloc'h 'naoñ pé vé rêjin barzh** : À tremper avec un œuf et avant je mets des raisins secs à gonfler dans un bol, je le préfère lorsqu'il contient des raisins *(Skrigneg)* ; **Hag ar bar(a) c'hwee, paotr-powr, just ! Hag ar vorn oa ket uhel walc'h ha benn tennañ (a)nê maes pise brêet 'nê alïes, pugur ahe oa barrennou-houarn vise da 'h ampech ar brik da goueo barzh 'è** : Et le pain gonflait, mon pauvre, juste ! Le four n'était pas assez haut et avant de les avoir sortis, souvent tu les défonçais, puisque il y avait là des barres de fer pour empêcher les briques de tomber à l'intérieur *(Ponvel)*

◆ Se gonfler de fierté, d'orgueil ; **Oan ket prest da ve c'hweiet** : Je n'étais pas prêt à avoir le melon *(Plouïe)* ; **C'hwêt ha pounner ha kisidig** : Gonflé d'orgueil et lourd et susceptible *(Poullaouen)*

➢ **Be c'hwïet** : Être fier (-e) de soi ; **Me zo c'hwïet-abominabl pa sellon deuh ar re-he !** : Je suis extrêmement fière de moi lorsque je les regarde ! *(Skrigneg)*

➢ **Be c'hweet ar blew war *ub.*** : Être horripilé ; **Ga(st) ! Ma'hat neuhe, c'hweet é ar ble(w) war'naoñ !** : Putain ! Il devait alors être probablement horripilé *(Pluskelleg)*

➢ **Be c'hweet da *ub.*** : Être tout content ; **Setu me lar dit-te oa c'hweet dê** : Donc je peux te dire qu'ils étaient tout contents *(Skrigneg)*

➢ **C'hweo ba e chupenn** : Fanfaronner (m-à-m. gonfler dans sa veste) ; **Hañw, haotr-kaezh, oa 'c'hweo ba i chupenn, an aer da lared dê « me meus disket traou ! »** : Lui, mon pauvre, il fanfaronnait, l'air de leur dire « moi j'ai appris des choses ! » *(Skrigneg)*

➢ **C'hweo diwar *udb.*** : Gonfler en consommant *qqchose* ; **Ar melchon-glas oa ket mad d'ar saout, c'hweo a rent diwar'naoñ** : Le trèfle des prés n'était pas bon pour les vaches, elles gonflaient en le consommant *(Skrigneg)* ; **Ar saout a c'hwee diwar ar melchon ha diwar an avalou ! Ma zebent kalz avalou, 'beñ ar veuc'h a gouee maro !** : Les vaches gonflaient en consommant le trèfle et les pommes ! Si elles mangeaient beaucoup de pommes, ben la vache tombait morte ! *(Skrigneg)* ; **Nann-nann, ma ket bet gouïet lar oa bet c'hweet aneval (e-)bed diwar an dra-h(e)... Eo ! Matrehe ma zebechent un hanter-re 'è** : Non-non, je n'avais pas su qu'il n'y ait eu aucun animal qui ait gonflé en en consommant... Si ! Peut-être aussi s'ils en mangeaient deux fois trop *(Skrigneg)* ; **Ar melchon vresk oa mad d'ar c'heseg, me(d) pass mechon tomm, melchon bet chomet ba'r c'harr ha heñ oa ket mad dê, neuhe a c'hweent diwar hezh** : Le trèfle frais était bon pour les chevaux, mais pas du trèfle chaud, du trèfle resté dans la charrette, il n'était pas bon pour eux, alors ils gonflaient en le consommant *(Skrigneg)*

➢ **Penn-c'hweet** : Qqn qui a la grosse tête / Qqn qui a le melon ; **Ar re-he oa tud c'hwïet 'e** : C'étaient aussi des gens qui avaient le melon *(Plouïe)*

**C'HWERW** ['hwɛ:rɔ] ['hwɛ̃:w] ['hwɛrw] : [***hueru*** 1499 ; ***c'hwerw*** 1716] ad. ; Amer

✗ *cf.* : ***put***

**Ac'h, c'hwerw é ar jist(r)-mañ !** : Argh, ce cidre est amer ! *(Plouïe)* ; **Ar merien n'eint ket mad, ar re-he a ra blas c'hwerw** : Les fourmis ne sont pas bonnes, elles donnent un goût amer *(Skrigneg)*

➢ **Aval c'hwerw-ru** : Pomme aigre-rouge ; **C'hwerw-ru, 'r re-h(e) zo avalou d'o(be)r chistr ha chistr mad siken !** : Des aigres-rouges, ce sont des pommes pour faire du cidre et du bon cidre même ! *(Laz)*

**C'HWESADUR / C'HWEJADUR** [hwe'(z/ʒ)ɑ:dʸr] : [***c'huezadur*** 1884] n.m. ; Sueur / Transpiration

✗ *syn.* : ***dour-rouss***

**C'hwejadur ! Ya ! Pa vé da zilhad ganes dow pe dri devezh** : De la transpiration ! Oui ! Lorsque tu portes des vêtements deux ou trois jours *(Skrigneg)*

➢ **C'hwezh ar c'hwesadur** : (l') Odeur de transpiration ; **Oh daon ! Poent é din kannañ ma dilhad, kar c'hwezh ar c'hwejadur zo gante !** : Oh dam ! Il est temps que je lave mes vêtements, car ils ont une odeur de transpiration *(Skrigneg)*

**C'HWESENN / C'HWEJENN** ['hwe:zən] ['hwejzən] ['hwe:ʒən] : [***c'huësenn*** 1732] n.f. ; Sueur

✗ *cf.* : ***dour-rouss***

➢ **Ur c'hwesenn verw war'naoñ** : Tout en sueur ; **Ur c'hwesenn** ['hwe:zən] **verw zo war'ha(n)on** : Je suis tout en sueur *(Poullaouen)*

**C'HWESHA** ['hwesə] : [***c'huesaat*** 1659] vb. ; Flairer

✗ *cf.* : ***filbouchañ, furikal, santañ***

**É c'hwesha (e)ma ar c'hi** : Le chien est en train de flairer *(Lannedern)* ; **C'hweshet neus un dra bennag** : Il a flairé quelque chose *(Lannedern)* ; **Pa vije rôet un' daoñ da c'hwesha, ouïe pe-lec'h a vijent** : Lorsqu'on lui en donnait une à flairer, il savait où elles étaient (les noix de terre) *(Skrigneg)*

**C'HWESIÑ / C'HWEJIÑ** ['hwe:(z/ʒ)i] ['hwejzi] : [***huesaff*** 1499] vb. ; Suer / Transpirer

**Ase c'hwesegn ma vise tomm** : Là ils suaient s'il faisait chaud *(Ponvel)* ; **'Vel dindan da gasellou ahe, pa c'hwejes, boñ a teu da c'hwej(iñ) c'hwezh kreñw !** : Comme sous tes aisselles là, lorsque tu transpires, bon tu sues une forte odeur *(Skrigneg)*

**C'HWEZEG** ['hwe:zəg-k] : [***huezec*** 1499] nombre ; Seize

✗ *cf.* : ***c'hwec'h, deg***

**Ar c'hwezeg so d'ar gwener** : Le seize, c'est un vendredi *(Skrigneg)* ; **C'hwezeg-kant, ya war-dro se** : Dix-sept cents, aux environs ça *(Ponvel)* ; **Ma zad-kozh oa c'hwezeg la ha pevar-ugent pé é marw** : Mon grand-père avait quatre-vingt-seize ans lorsqu'il est mort *(Skrigneg)* ; **Kar tro ar bla(v)ezh c'hwezeg-kant pemzeg ha-tr(i)-ugent ahe pé oa bet ar ra(v)olt ar Bonedou Ru** : Car aux alentours de l'an seize cent soixante-quinze là lorsque ce fut la révolte des Bonnets Rouges *(Landelo)* ; **Med heñ oa dimeet d'un' c'hwezeg la na bet renket kaoud un dispañs (e)vid be eureujet** : Mais il fut fiancé à une de seize ans et il dut obtenir une dispense pour être marié *(Plourac'h)*

**C'HWEZH** [hwe:z-s] [hwejz-s] : [***huez*** 1499] n.f. ; (une) Odeur

✗ *cf.* : ***aegrenn, afenn, flêr***

**Ha heñw sante c'hwezh vad** : Et il sentait une bonne odeur *(Sant-Wazheg)* ; **Blam da gass c'hwezh ar marw kuit** : Afin de chasser l'odeur de la mort *(Skrigneg)* ; **C'hwezh fall ! Daw oa diwoull, daw mond d'an estomog** : Une mauvaise odeur ! Il fallait faire attention, il faut aller à l'estomac *(Skrigneg)* ; **Un dra-all zo c'hoa(zh) 'è, c'hwezh fall 'è, 'benn-neuhe vé lar(et) un aeg(r)enn** : Il y a aussi encore autre chose, une mauvaise odeur également, pour-lors on dit une aigreur *(Laz)* ; **Nintra (ne)med ar c'hwezh deusoutoñ a ampech (a)nê da zeb anaoñ deuzhtu** : Rien que l'odeur qui s'en dégage les empêche tout de suite d'en manger *(Plouïe)* ; **Ha ga c'hwezh ar jistr, ar sourd a'h a d'an nec'h ga'r varrikenn hag a goue barzh** : Et à cause de l'odeur, la salamandre monte sur la barrique et tombe dedans *(Skrigneg)* ; **Braw oa ha tomm vije 'è ! Ha net, me lar dit ! Ha c'hwezh vad ! An dra-he oa yac'hus !** : C'était beau et également chaud ! Et je peux te dire que c'était propre ! Et une bonne odeur ! C'était sain ! *(Skrigneg)* ; **Soubenn rous(e)t… Oh ! An dra-he vïe mad ! Ha c'hwezh vad 'ta ! Oh nondidïe ! Deus kant metr santer ar c'hwezh deus houzh !** : La soupe à l'ognon… Oh ! C'était bon ! Et une bonne odeur ! Oh nom de Dieu ! On la sentait à cent mètres *(Kolloreg)*

➢ **Be c'hwezh fall d'e heul** : Traîner une mauvaise odeur ; **Ar putoch so c'hwezh fall d'i heul** : Le putois traîne une mauvaise odeur *(Poullaouen)*

➢ **Be ur c'hwezh gantoñ** : Avoir une odeur ; **Ah ya-ya ! C'hwezh vad vé ga'r c'hafe** : Ah oui-oui ! Le café a (généralement) une bonne odeur *(Skrigneg)* ; **Ar c'heseg so ur c'hwezh kreñw gante** : Les chevaux ont une forte odeur *(Skrigneg)* ; **Ar merc'hed amañ na poan kaoud ur gwas ablam vise c'hwezh ar mouded gate** : Les femmes avaient du mal à trouver un mari parce qu'elles avaient l'odeur de la tourbe *(Brennilis)* ; **Pe-sort c'hwezh vad zo ga'r voenn 'ta ! Deb a-walc'h a refe tud dram d'ar liw** : Quelle bonne odeur a ce foin dis donc, les gens le mangeraient bien du fait de la couleur *(Plouïe)* ; **Ma'hat vije ket c'hwezh vad gantoñ hañ ? – Ma ! Vij(e) ket c'hwezh fall te hañ ! Nann 'ha !** : Il n'avait probablement pas une bonne odeur hein ? – Eh bien ! Il n'avait pas une mauvaise odeur hein ! Non ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Hag ar re-s(e) vis(e) laket ba-lec'h vis(e) despunet toud ar restachou ha lec'h vise toud an dour-gwelc'hadur hag ene vis(e) c'hwezh fall** : Et ils étaient installés là on ramassait les restes (de nourriture), là où il y avait toute l'eau de lavure et il y avait là une mauvaise odeur ! *(Kergloff)*

➢ **C'hwezh an touf** : Odeur de renfermé *(Plouïe)*

➢ **C'hwezh ar c'hwesadur** : (l') Odeur de transpiration ; **Oh daon ! Poent é din kannañ ma dilhad, kar c'hwezh ar c'hwejadur zo gante !** : Oh dam ! Il est temps que je lave mes vêtements, car ils ont une odeur de transpiration *(Skrigneg)*

➢ **C'hwezh diwar *ub.*** : Odeur provenant de *qqn.* ; **Ay ! An dra-he zo ur vlêr, an dra-he é ar c'hwezh fall diwar ar go** : Aïe ! C'est d'une puanteur, c'est la mauvaise odeur provenant de la taupe *(Lokmarïa)*

➢ **C'hwezh toufet** : Odeur de renfermé ; **Un afenn zo kentoc'h c'hwezh toufet, louedet 'è ma peus c'hoant** : Une « afenn » c'est plutôt une odeur de renfermé, moisi aussi si tu veux *(Laz)*

➢ **Dond ur c'hwezh ga *u(d)b.*** : Dégager une odeur ; **Holala ! C'hwezh fall teu gantoñ ! C'hwezh fall !** : Holala ! Il dégage une mauvaise odeur ! Une mauvaise odeur ! *(Laz)*

- **Taol c'hwezh** : Dégager une odeur ; **Ar c'hignen a daol c'hwezh** : L'ail dégage une odeur *(Poullaouen)* ; **Ya-ya ha sertenamant an dra-he a daole c'hwezh** : Oui, oui et ça dégageait certainement une odeur *(Kergloff)*

**C'HWEZHO / C'HWEO** ['xwew] ['hwe:ɔ] ['hwejzə] : [vx. br. ***huital*** ; ***huezaff*** 1499] vb. (p.p. **c'hwe(i)et** ['hwe:ed-t] ['hwejəd-t] **c'hwïet** ['hwijəd-t]) ; Souffler / Allumer (feu)

✗ *syn.* : *(souffler)* ***frêo*** *(allumer)* ***aluміñ***

◆ Allumer (feu) ; **Set(ou) voa c'hweet an tan** : Le feu fut donc allumé *(Plonee)* ; **Bremañ 'h an da c'hweo an tan ba'r forn** : Je vais maintenant allumer le feu dans le four *(Landelo)* ; **C'hweo an tan daoñ ba'n i rer, mo(d)-se 'h ay war-raog** : Allume le feu dans son cul, comme ça il avancera *(Skrigneg)* ; **Ene vis(e) poahet boued d'ar loned ha vise c'hweet an tan ba'r chodier'nn** : On y cuisait la nourriture pour les bêtes et on allumait le feu dans la chaudière *(Lokarn)*

◆ Souffler ; **C'hwezh a ra an avel** : Le vent souffle *(Pleiben)* ; **Hezh neus c'hweiet e-barzh** : Il a soufflé dedans *(Lannedern)* ; **Pé na c'hweet ba'r c'hwitell** : Lorsqu'il souffla dans le sifflet *(Lokereg)* ; **C'hweo war e soubenn da lakad (a)nèi da yénañ** : Souffler sur la soupe pour la faire refroidir *(Lannedern)* ; **« Flut(añ) ar ludou », an dra-h(e) so c'hweo 'barzh** : « Raviver le feu », c'est souffler dedans *(Laz)* ; **Ya ! Vije c'hweet hag a teue ur flipadenn er-maes** : Oui ! On soufflait et le jet sortait *(Skrigneg)* ; **An a(v)el vise c'hweo deus ar reter alïes ba mis-meurzh** : Le vent soufflait souvent de l'est au mois de Mars *(Plouïe)* ; **Ah ya-ya ! Tapet oamp bet ! Eh ! Ni oa c'hweet 'ha ! Gwelet mamp ar menu, ma haotr-kaezh-mañ !** : Ah oui-oui ! Nous nous sommes faites avoir ! Eh ! Nous étions soufflées ma foi ! Nous avions vu le menu, mon pauvre ami ! *(Skrigneg)* ; **Ne c'hwitell ket kin ! Torr(e)t é e c'hwitell ! Kar bet oa bet, pa vij(e) François ba'h ar c'hoat ah(e), 'h een ba'r preness ahe his-se hag a c'hweèn ba'r c'horn-bod** : Il ne siffle plus ! Le sifflet est cassé ! Car il fut un temps, lorsque François était là dans le bois, j'allais à la fenêtre là comme ça et je soufflais dans le cor ! *(Skrigneg)*

- **C'hweo e vri daoñ** : Le corriger (frapper) / Lui souffler dans les bronches (m-à-m. souffler le nez à lui) ; **Ha ma jilowes ket 'ha(n)on, damaig me c'hweo da vri dit !** : Et si tu ne m'écoutes pas, tout à l'heure je vais te corriger ! *(Skrigneg)* ; **Me 'h a da c'hweo da vri dit damaig, ma jilowes ket 'ha(n)on !** : Je vais te souffler dans les bronches tout à l'heure, si tu ne m'écoutes pas ! *(Skrigneg)* ; **Eh ! Ale marmouss ! Beañ sïoul ! Metramant damaig me a'h a da c'hweo da vri dit !** : Eh ! Allez fripon ! Sois calme ! Sinon tout à l'heure je vais te corriger ! *(Skrigneg)*
- **C'hweo ur bann'h tan** : Allumer un feu ; **Ar re-he ouïent o(be)r mann e-be(d) ! Oaint ket kapat da c'hweo ur bann'h tan ba'r poal** : Ils ne savaient rien faire ! Ils n'étaient pas capables d'allumer un feu dans le poêle *(Skrigneg)*
- **Pa c'hwezh an a(v)el diwar ar c'hornoweg / Vé tapet meur a hinoweg** : Quand le vent souffle de l'ouest / Se font attraper nombre de naïfs *(Plouïe)*
- **Pa c'hwezh an a(v)el diwar ar Releg / Na vreskenn na saout na keseg** : Quand le vent souffle du Relec / Ne s'affolent ni les vaches ni les chevaux *(Plouïe)*

**C'HWI** [xwi] : [vx. br. ***hui***] dét. ; Vous (peu employé dans certaines zones, là où le vouvoiement n'est pas la règle)

✗ *cf.* : ***te***

**Matrehe c'hwi gleo** : Peut-être entendrez-vous *(Lokmarïa)* ; **Pesse mod a ret ho youd c'hwi ?** : Comment faites-vous votre bouillie *(Plonee)* ; **Med c'hwi n'oc'h ket mad a-walc'h !** Mais vous n'êtes pas bien ! *(Skrigneg)* ; **C'hwi lar din on bet chom ba bord an hent kozh** : Vous me dites que j'ai habité au bord de la vieille route *(Landelo)*

- **Lar(ed) c'hwi da *ub.*** : Vouvoyer *qqn.* ; **Nin lar ato c'hwi, nin laramp ket te** [tej] **morse** : Nous vouvoyons toujours, nous ne tutoyons jamais *(Lannedern)* ; **Me meus choñj ba'h ar yêr : Mamm, deuh hi zad, a ree « c'hwi » ! A lare « c'hwi » daoñ** : Je me rappelle qu'à la maison : Maman vouvoyait son père ! Elle lui disait « vous » *(Skrigneg)* ; **Ma zad-kozh oa c'hwezeg la ha pevar-ugent pé é marw hag mamm pa gaosee deuh hi zad lare c'hwi daoñ : « C'hwi po an dra-mañ, c'hwi po an dra-he... »** : Mon grand-père avait quatre-vingt-seize ans lorsqu'il est mort et lorsque ma mère lui parlait elle le vouvoyait : « Vous aurez ci, vous aurez ça... » *(Skrigneg)*

**C'HWIBU / C'HWIBES / C'HWIBETES / FUBI / VUBIG** ['hwi:by] ['hwi:bəz-s] [hwi'betəz-s] ['fy:bi] ['vy:bi(g-k)] : [vx. br. ****guidbet*** ; ***fubu*** 1633 ; ***c'hwibu*** 1732 ; ***c'hwibez*** 1958] coll. (sing. **-enn** [hwi'by:ən] [hwi'bez:ən] [hwibe'te:zən] [fy'bi:ən] [vy'by:ən]) ; Moucherons

**Debet omp ga'r vubi(g) !** : Nous sommes mangés par les moucherons ! *(Skrigneg)* ; **Aet so ur vubüenn ba ma lagad !** : Un moucheron est allé dans mon œil ! *(Skrigneg)* ; **Ga'r c'hwibetes n'eus ket moien da bad** : On ne peut pas tenir à cause des moucherons *(Plouïe)*

- **Klask fubi ba'r jistr** : fig. Chercher la petite bête (m-à-m. chercher des moucherons dans le cidre) ; **Hezh vé 'klask fubi ba'r jistr !** : Il cherche (continuellement) la petite bête *(Plouïe)*

**C'HWIL** [xwi:l] : [***huyl*** 1499] n.m. (pl. **-ed** ['xwi:ləd-t] **-iou** ['xwilju] **-ou** ['xwi:lu]) ; Insecte / Fripon (fig)

✗ *syn.* : *(fripon)* ***fripon, marmouss***

**C'hwiled a vé ka(v)et ba'n douar** : On trouve des insectes dans la terre *(Plouïe)* ; **Pé vije tapet ur c'hwil vije laket ba ur ouest hag a vije essêet 'h ampech 'naoñ d'ond er-maes** : Lorsqu'on attrapait un insecte, on le mettait dans une boîte et on essayait de l'empêcher de sortir *(Skrigneg)* ; **N'eus kemed trempañ linad ga dour-glô hag an dra-he a gass ar c'hwilou kuit diwar ar plantennou hag a zo mad** : Il n'y a qu'à tremper des orties avec de l'eau de pluie et cela chasse les insectes des plantes qui sont bonnes *(Skrigneg*

**C'HWIL-AN-OTROU-DOUE** [xwilɑ̃notru'duwə] : n.m. ; (la) Coccinelle

**C'HWIL-DERW** [xwil'dɛrw] [xwil'dɛːro] : [***cuill dero*** 1659] n.m. (pl. **c'hwiled-derw** ['xwilə'tɛrw] ['xwilju,dɛːro]) ; Hanneton

**Ar c'hwiliou-derw** ['xwilju,dɛːro] **'e** : Les hannetons également *(Skrigneg)* ; **Me(d) an dra-he oa ket 'vi(d) 'h o(be)r droug d'ar c'hwil-derw 'è, me(d) blam da c'hoa(r)i !** : Mais ce n'était pas non-plus dans le but de faire du mal au hanneton, mais pour jouer ! *(Skrigneg)* ; **Ya, ar c'hwil-derw vije hag a c'hoazh vije laket da son(añ), lak(et) ur blousenn daoñ 'n i rewr hag un neudenn ha vije laket hezh da froñal ah(e), sell ! Ar vugal(e) vije 'c'hoa(r)i ga'r re-he** : Oui, il y avait le hanneton et encore on le faisait striduler, on lui mettait une paille dans le cul ainsi qu'un fil et on le faisait là bourdonner, tiens ! Les enfants jouaient avec *(Skrigneg)* ; **Tapet a vije ar c'hwil-derw deuh ar wênn, pugur ar reñ-he vije war ar gwe hag a vije laket ur spilhenn daoñ war i rewr ha lak(et) un neudenn deusountoñ hag a vije laket : « Ale ! Froñ brem(añ) ! » Vije lar(e)t daoñ hag a ree, pugur vije klask mond-kuit** : On attrapait le hanneton de l'arbre, puisqu'ils étaient sur les arbres et on lui mettait une épingle sur le cul et un fil et on mettait : « Allez ! Maintenant bourdonne ! » Qu'on lui disait, puisqu'il cherchait à partir *(Skrigneg)*

**C'HWIL-DU** [xwil'dy] : [***c'houil-du*** 1931] n.m. (pl. **c'hwiled-du** [xwilə'ty]) ; Cafard

**Ur wrac'h so ur c'hwil-du lous** : Un cloporte, c'est un sale cafard *(Poullaouen)* ; **Deuh ar c'hwiled-du ? Deuh ar re-he vé ka(v)et tro-walc'h é haloup ahe his-se !** : Des cafards ? On en trouve assez là qui grouillent là comme ça ! *(Plouïe)*

➢ **Noazh evel ur c'hwil-du** : Nu comme un ver (m-à-m. Nu comme un cafard) *(Plouïe)*

**C'HWIL-KAOC'HÊR** [xwilkɔ'hɛːr] : [***c'huyl-cauc'haër*** 1732] n.m. (pl. **c'hwiled-kaoc'hêr** ['xwilətkɔ'hɛːr] **c'hwiliou-kaoc'hêr** ['xwiljuko,hɛ.r]) ; Bousier

**Henpennet gan ar c'hwil-kaoc'hêr** : Renversé par le bousier *(Rostrenn)* ; **Ar c'hwil-koc'hêr, an hini vise ba ur bern kaoc'h-saout** : Le bousier, celui qui était dans une bouse de vache *(Lokarn)* ; **Ar c'hwil-kaoc'hêr, ur c'hwil du, bihannoc'h é 'vi(d) ar c'hwil-derw, me(d) hirroc'h un tamm** : Le bousier, un insecte noir, il est plus petit que le hanneton, mais un peu plus long *(Skrigneg)*

**C'HWINAÑ** ['hɥinə] : vb. ; Partir en broussaille (cheveux)

**Blew c'hwinet** : Des cheveux en broussaille *(Plouïe)*

**C'HWÏOU !** ['hwi-u] : [***c'hwiou*** 1983] n.pl. ; Des foutaises ! / Du vent !

**C'HWISIGENN / C'HWISIGELL** [hwi'ziːgən] [hwi'ziːɟəl] [hwi'ziːəl] : [vx. br. ***huisic*** *ampoule, cloque* ; ***huysiguenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [hwizi'gɛnu] [hwizi'ɟɛlu] [hwizi'ɛlu]) ; Vessie / Préservatif / & fig. Crâneur

✗ *syn.* : *(crâneur)* ***palastr, planter-pouf***

**Hag oa-hè c'hwisi'ellou** : Et c'étaient des préservatifs *(Sant-Hern)*

**C'HWITELL** ['hwitəl] : [***c'huitel*** 1659] n.f. (pl. **-ou** [hwi'tɛlu]) ; Sifflet

✗ *syn.* : ***futellenn***

**Pé na c'hweet ba'r c'hwitell** : Lorsqu'il souffla dans le sifflet *(Lokereg)* ; **Hag a'h añw da roiñ dit-te ur c'hwitell !** : Et je vais te donner un sifflet ! *(Landelo)* ; **Ha heñw tap ar c'hwitell ha c'hwitellet ga e c'hwitell** : Et il attrapa le sifflet et siffla avec son sifflet *(Landelo)* ; **Med c'hwi zo kontant matresse da werzhañ ar c'hwitell-te din-me ?** : Tu serais peut-être d'accord de me vendre ce sifflet-là ? *(Lokereg)* ; **Ne c'hwitell ket kin ! Torr(e)t é e c'hwitell ! Kar bet oa bet, pa vij(e) François ba'h ar c'hoat ah(e), 'h een ba'r preness ahe his-se hag a c'hweèn ba'r c'horn-bod** : Il ne siffle plus ! Le sifflet est cassé ! Car il fut un temps, lorsque François était là dans le bois, j'allais à la fenêtre là comme ça et je soufflais dans le cor ! *(Skrigneg)*

➢ **C'hwitellig-eskorn** : Sifflet en os ; **Ha pé oa-hañw aretet ahe, an heñi bihan oa krog c'hwitellad ba ur c'hwitellig-eskorn** : Et lorsqu'il s'arrêta là, le petit commençait à siffler dans un sifflet en os *(Lokered)*

**C'HWITELLAD / C'HWITELLED** [hwi'tɛləd-t] [hwi'tɛlɛd-t] : [***c'hwitellad*** 1992] vb. ; Siffler

**An a(v)el c'hwitelle barzh** : Le vent sifflait dedans *(An Uhelgoat)* ; **C'hwitellad ree ar bolodou barzh an aer** : Les balles sifflaient dans l'air *(Poullaouen)* ; **Seber oa-heñw, kanañ ree-heñw, c'hwitell ree-heñw** : Il était gai, il chantait, il sifflait *(Sant-Hern)* ; **Oa ene ur paotr bihan krog c'hwitellad (e)n-ur ziwal e zeñved** : Il y avait là un petit garçon commençant à siffler tout en gardant ses moutons *(Lokereg)* ; **Ha pé golli un dra mennaket pé ho c'hwitellet tàey en-dro war e gis !** : Et lorsque tu perdras quelque chose quand tu siffleras ça reviendra ! *(Landelo)* ; **Oa en(e) ur paotr bihan krog c'hwitellad (e)n-ur ziwal e zeñved** : Il y avait là un petit garçon commençant à siffler en gardant ses moutons *(Lokered)* ; **Mond a ree gad an hent, i vusetenn oa war beg ur vazh war i gein ha oa 'c'hwitelled !** : Il parcourait le chemin, il portait sa musette au bout d'un bâton sur son dos et il sifflait ! *(Skrigneg)* ; **Hag e-se (a-)benn ar fin vis(e) ket klêt na kaoseal na c'hwitellad na mann e-bed kin** : Et donc pour finir on ne l'entendait plus ni parler ni siffler ni plus rien du tout *(Sant-Hern)* ; **Ha n'eus kimed labour(ad) ha labour(ad), an dra-he zo drol, yè, 'lec'h gwech-all n(e) joñje ke(t) (a)n dud, vïe an dud ba'r parkeier (o) c'hwitellad, kanañ hag ent gê** : Et il n'y a plus que travailler et travailler, c'est étrange, oui, alors qu'autrefois les gens ne pensaient pas (autant), les gens étaient au champ sifflant, chantant et ils étaient gais *(Sant-Wazheg)*

**DA** [da] [də] [di] [de] : [vx. br. ***do*** ; ***da*** 1029] prép. ; À (lieu et datif) / De / Vers / Commencement

**Ha oa deut hemañ (iv)è da lec'h oa aet an heñi-all (iv)è da glask plass da vevel (iv)e** : Et il partit également là où l'autre alla demander une place comme domestique aussi *(Landelo)*

- **Din / Diñ** [diɲ] [dĩ] (insist. **Din-me** ['dimə]) : À moi ; **Ar park zo din-me** : Le champ m'appartient *(An Uhelgoat)* ; **Ha bremañ é din da gempenn !** : Et c'est maintenant à moi de nettoyer ! *(Plouïe)* ; **Un tamm bar(a) din ma vaotr ?** : Un bout de pain pour moi mon garçon ? *(Landelo)*
- **Dit** [dit] (insist. **Dit-te** ['dite] ['diːd(ə)]) : À toi ; **Dit da glêd** : Pour que tu entendes *(Skrigneg)* ; **Ar re-h(e) zo din, ar re-h(e) zo dit** : Ceux-là sont à moi, ceux-là sont à toi *(Berrien)*
- **Dèoñ / Daoñ** [dɛ̃w] [dɑ̃w] : À lui ; **Ro un â daoñ** : Fais-lui un câlin *(Plouïe)* ; **Daw a-walc'h é dèoñ mond** : Il faut bien qu'il parte *(Plonee)* ; **Pé teue da zivejañ du-mañ blije ar yod-siled daoñ** : Lorsqu'il venait travailler à la journée chez moi il aimait (avoir de) la bouillie d'avoine *(Skrigneg)* ; **Hag oa aet da houll dig-heñw vïe ket bet rôet koliou dèoñ** : Et il alla demander s'il n'y avait pas eu des taureaux pour lui *(Landelo)*
- **Dèi** [dɛj] : À elle ; **Med didoñ ! Derb(ed) dèi beañ marvet aboea !** : Mais dis-dont ! Elle avait bien faillie mourir depuis ! *(Skrigneg)* ; **Nann me(d) oa ket daw dèi be mew (iv)e** : Non, mais elle n'était pas forcée d'être saoule non-plus *(Plouïe)*
- **Domp / Damp / Demp / Dimp** [dɔ̃m-p] [dɑ̃m-p] [dɛmp] [dimp] (insist. **Dom(p)-ni** ['dɔ̃mni] **Dem(p)-ni** ['dɛmni] **De(mp)-ni** ['dɛni]) : À nous ; **Demp hon-hun !** : À nous-même *(Skrigneg)* ; **Beb a c'hoar dimp** : Nous avions respectivement une sœur *(Kalaner)* ; **(A-)bénn teuy naon domp, nom yehe d'ar gusun** : Quand nous aurons faim, nous irons à la cuisine *(Laz)* ; **Bremañ daw é domp doug (a)nèoñ ha d'ar lïorzh !** : Il faut maintenant que nous le portions jusqu'au verger ! *(Plonee)* ; **Ur voèr(e)b pe un dra m(e)nneket ar mo(d)-se dimp** : Une tante à nous ou quelque chose comme ça *(Lokarn)* ; **Oh nann, lahañ na reemp ket, (ne)med demp hon-hun** : Oh non, nous ne tuions pas, seulement pour nous seuls *(Berrien)* ; **Me so 'hond da gonto un istor domp ha un' wir, re-wir !** : Je vais nous conter une histoire et une vraie, trop vraie ! *(Sant-Wazheg)* ; **Ah ya-ya-ya, med paotr-powr, ni vïe gwraet owen dom-ni 'ta ga hezh** : Ah oui-oui-oui mais, mon pauvre, on nous faisait peur tien avec celui-ci *(Lokmarïa)*
- **Dec'h / Doc'h / Dac'h** [dɛɦ] [dɔɦ] [daɦ] : À vous ; **Eürusamant doc'h !** : Heureusement pour vous ! *(Plonee)* ; **Ha sè ! 'Vid konto dac'h neu'n** : Et tiens ! Pour vous raconter alors *(Ponvel)* ; **Petramed da roiñ doc'h danve pe dilhad !** : Ou-bien de vous donner de la matière ou des vêtements ! *(Berrien)* ; **Red 'o dac'h chom ba'r yêr da labourad pugur ho tad so klañw** : Il faudra que tu restes à la maison travailler puisque ton père est malade *(Lokarn)*
- **Dê / Dê-hègn** [dɛ] [dɛjn] : À eux (elles) ; **Lar dê-hègn 'ta !** : Dis-leur donc ! *(Plouïe)* ; **Mod-all vïe ket bet karg o c'hov dê-hègn** : Sinon ils n'auraient pas remplis leur ventre *(Sant-Wazheg)*
- **Da'nèoñ** (**da + anèoñ**) : À lui / De lui
- **Da'nèi** (**da + anèi**) : À elle / D'elle
- **Da'namp** (**da + ahanomp**) ; À nous / De nous
- **Da'noh** (**da + ahanoh**) ; À vous / De vous
- **Da'nê** (**da + anê**) : À eux (elles) / D'eux (elles) ; **Vis(e) ket erfer da'nê ba'r fin 'e** : À la fin on n'avait pas besoin d'eux non-plus *(Speied)*
- **Be da *ub.* da + *vb.*** : Avoir à + *vb.* ; **Ha me yey d'o(be)r un atak (e)vi(d)oc'h, n'o ket doc'h d'hond war-wel ha me vrevo toud ar re-he-all** : Et j'irai faire une attaque pour vous, vous n'aurez pas à apparaître et je briserai tous ces autres-là *(Plonee)*
- **Da be-rag** : Pourquoi / Pour quelle raison ; **N'ounn ket da be-rag na pe-naos** : Je ne sais ni pourquoi ni comment *(Plouïe)*
- **Da *ub.* da + *vb. inf.*** : Pour que *qqn* puisse + *vb. inf.* / D'après ce que *qqn.* + *vb. conj.* ; **Ah ! Dre-amañ n'eus ket 'hat ! Demp da wel(ed) 'è !** : Ah ! Il n'y en a pas par ici ma foi ! D'après ce qu'on voit aussi ! *(Skrigneg)* ; **Hag ur c'hached vis(e) ba-dreñw, d'ar plac'h da lak(ad) hi benn-dowlin barzh hag honn(ezh) vise 'frotañ, hag an dour tàè** : Et il y avait caisse derrière, pour que la femme puisse mettre ses genoux à l'intérieur et elle frottait, et l'eau venait *(Kareis)*
- **Evid da *ub.* + *vb.*** : Afin que *qqn.* puisse + *vb.* ; **Goud(e)-se vïe gwraet un takad dèoñ ba korn ar c'hrow 'vi' dèoñ koussed barzh** : On lui donnait son souper et ensuite on lui faisait une zone dans le coin de la crèche afin qu'il puisse y dormir *(Sant-Wazheg)* ; **Hag 'e d'an nos war-lerc'h vïe daw din-me konto dé mé breured ar lewr mis(e) lennet 'vid dê goûd** : Et aussi la nuit suivante il fallait que je raconte à mes frères le livre que j'avais lu afin qu'ils puissent savoir *(Sant-Wazheg)*
- **Pass din-me da glêd** : Pas d'après ce que j'ai entendu ; **Matresse ba-blessou hañ ! Med pass din-me dé glêd** : Peut-être par endroit hein ! Mais d'après ce que j'ai entendu *(Ponvel)*

**DA-HOUDE** [də'huːdə] : [***da c'houdé*** 1850] ad. ; Ensuite / Par la suite / Puis

✗ *syn.* : ***goude, war-lerc'h***

◆ Ensuite ; **An dra-se zepande deus an dud da-houde** : Ensuite dépendait des gens *(Plouïe)* ; **Ha deus an noñs da-houde visent laket da gousked ba krow ar c'heseg** : Et ensuite pour la nuit on les faisait dormir dans l'écurie *(Plouïe)* ; **Med ahe oa bet gwraet ur c'hantin da-houde hag a vise debet da greis-te barzh** : Mais là fut fait ensuite une cantine et on y mangeait à midi *(Brennilis)*

◆ Par la suite ; **Da-houde pé oan bet deut da ve koshoc'h un tamm** : Par la suite lorsque j'étais devenu un peu plus vieux *(Plouïe)* ; **Da-houde, gis benediksïon vije laket an tan ba'naoñ ga petrol** : Par la suite, en guise de bénédiction on y mettait le feu avec du pétrole *(An Uhelgoat)*

◆ Puis ; **Ahe oa difer(añ)s da-houde** : Puis, là il y avait une différence *(Plouïe)* ; **Be oa ur rumm-all neuhe da-houde hag a'h ê da glask merc'hed** : Puis ils avaient donc une autre catégorie qui allait courir les filles *(Plouïe)* ;

**Ma nise gouïet ar merc'hed se paotr powr 'è, nise amerdet (a)ha(n)on da-houde !** : Si les femmes avaient aussi su ça mon pauvre, elles m'auraient emmerdé ensuite *(Ponvel)*

**DÂ** [dɑ:] : [gaul. ***dagos*** ; vx. br. ***da***] ad. ; Agréable / Un bonheur de

✗ *syn.* : ***agreabl***

◆ Agréable ; **Dâ é beañ ba'h an trankilite un tamm** : C'est agréable d'être un peu dans la tranquillité *(Skrigneg)* ; **Beñ pa vé ket (a) drous kin, dâ é** : Ben lorsqu'il n'y a plus de bruit, c'est agréable *(Skrigneg)* ; **Lem a vé un dourni ha pé 'n-om ga(v)es lem a vé ket an drous kin a lares : « Dâ é ! »** : Là où il y a du tapage et lorsque tu te retrouves là où il n'y a pas de bruit tu dis : « C'est agréable ! » *(Skrigneg)*

◆ Un bonheur de ; **Oh ! Venoñs é dâ beañ bew !** : Oh ! Aujourd'hui c'est un bonheur d'exister ! *(Skrigneg)*

➢ **Beañ dâ ga *ub.*** : Être pour *qqn.* un bonheur ; **Lar(ed) ra diñ é dâ gati 'boea neus laket 'naoñ** : Elle me dit que c'est pour elle un bonheur depuis qu'elle l'a mis *(Skrigneg)*

**DABITUD** [dabityd] : [***abitud*** 1992] ad. ; Habituellement / D'habitude

✗ *syn.* : ***dalc'h-mad, dre abitud*** ; & *cf.* : ***kontuni***

**Rikore a gemeron dabitud** : Je prends de la Ricoré d'habitude *(Berrien)* ; **Diw vuoc'h a vise dabitud hag ur pi-moc'h** : Il y avait habituellement deux vaches et un cochon *(Berrien)*

**DAC'H** [dax] : prép. ; De / Du / Selon / À / Contre (cf. **deus, deuh**, etc.)

**'D-AFER-SE** ['dafəˌze.] : ad. ; Pour autant (cf. **evid-afer-se**)

**DAKOR** [da'kɔr] : ad. ; D'accord (cf. **akord**)

**DAL / DEL** [dɑ:l] [dɛ:l] : imp. ; Tiens

**Passe an dour din ! – Dal !** : Passe-moi l'eau ! – Tiens ! *(Skrigneg)* ; **Moien zo din da gaoud un tamm bar(a) ? – Dal !** : Puis-je avoir un peu de pain ? – Tiens ! *(Skrigneg)*

**DALAMPREDIÑ** [dalɑ̃m'pre:di] : vb. ; Fréquenter (cf. **darampprediñ**)

**DALC'H / DELC'H** [dalx-h] [dɛlx-h] : [vx. br. ***dalg*** ; ***dalch*** 1633] n.m. ; Tenue / Nœud du problème

**Amañ (e)ma an dalc'h !** : C'est là le nœud du problème ! *(Ar Fouillez)*

**DALC'H-KARR** [dalx'kɑ.r] : n.m. ; Chambrière (béquille de charrette & trépied de charron)

✗ *syn.* : ***marc'h-karr, treber-karr*** ; & *cf.* : ***kabow***

**An dalc'h-karr nôa un tamm koat 'è, tri bow, an dra-he vïe troc'het 'bénn vïer krog troc'h 'r c'hoat da 'r gaoñw, é separ(e)t ar mo(d)-se ha gou(de)-se neuhe, ba'r beg am(añ) : Heñ oa gwraet un toull barzh ha c'hwi lake ur plankon ahe goud(e)-se neuhe, peus-solud heñ ! Un treucher, set(e) ar brankar repose àr an dow du** : La chambrière possédait aussi un bout de bois, trois pieds, c'était coupé quand on commençait à couper le bois l'hiver, il est ainsi séparé et alors ensuite, ici au bout : On y faisait un trou à l'intérieur et vous mettiez là alors une planche ensuite, relativement solide ! Une traverse, les brancards reposaient donc des deux côtés *(Laz)*

**DALC'HEN / DELC'HEN / DARC'HEN / DERC'HEL / DERC'HEN** ['dalhən] ['dɛlhən] ['darhən] ['dɛrhəl] ['dɛrhən] : [***derchel*** 1464 ; ***derc'hel, dalc'heiñ*** 1732] vb. ; Avoir à la main / Continuer / Conserver / Détenir / Garder / Maintenir / Soutenir (empêcher de tomber en maintenant stable) / (se / faire) Tenir

✗ *syn.* : ***koñservañ, kontinüiñ, mired***

◆ Avoir à la main ; **Ha dalc'h mad d'ar sifelenn da owen chomfe ar stoup toud deuh ar girjer** : Et la sangle bien en main de peur que l'étoupe ne reste accrochée aux talus (boisés) *(An Uhelgoat)*

◆ Conserver ; **Domaj é meus ket delc'het 'nê !** : C'est dommage que je ne les ai pas conservées ! *(Skrigneg)* ; **Med ma mis(e) gouïet se, ma'hat ma derc'het ar valc'h doc'h** : Mais si j'avais su ça, j'aurais probablement conservé la faux pour toi *(Kleden)* ; **Ya hon dad oa da sec'h (a)naoñ matre'n, med mé dad ouïe delc'hen (a)naoñ pelloc'h** : Oui notre père le séchait probablement, mais mon père savait le conserver plus longtemps *(Kleden)* ; **Me(d) ga ma fê, me halleè darc'hen boued ha mé gwas a jome toud e bê gantoñ, me(d) teuñ(iñ) a ree nê, oa ket gouest da zarc'hen dow wenneg 'nèoñ !** : Mais avec ma paye, je pouvais conserver de la nourriture et il restait toute la paye de mon mari, mais il la fondait, il était incapable de garder deux sous ! *(Ar C'hastell-Ne)*

◆ Continuer ; **Skeiñ, delc'hen skeiñ mod-se** : Battre, continuer de battre ainsi *(Skrigneg)* ; **Sell, delc'hen ga'n dañs 'hat !** : Donc, continuer la danse ma foi ! *(Plourac'h)* ; **Sete dalc'he an traou papred ha papred** : Voici que ça continuait encore et encore *(Plouïe)* ; **Ar medissin noa laret daoñ delc'hen d'o(be)r** : Le médecin lui avait dit de continuer *(Skrigneg)* ; **Skrigneg oa bro ar gourinerien hag delc'hen a rent !** : Scrignac était le pays des lutteurs et ils continuent ! *(Skrigneg)* ; **Matre'n se zo un tamm kaos zerc'han kaoud tud** : C'est peut-être une raison qui fait que je continue à avoir du monde *(Plourac'h)* ; **Ma zalc'h an alori-se da glask cheu ganit, 'h an da reiñ ur jilgornad daoñ war e vri** : Si ce crétin-là continue de te chercher des noises je vais lui mettre une mandale dans sa gueule (son nez) *(Rostrenn)* ; **Ha hezh so ur pardon 'ha hag a zo 'bowe pell-zo 'è, med hezh a zelc'h 'taw !** : Et ça c'est un pardon ma foi qui existe aussi depuis longtemps, mais il continue toujours ! *(Skrigneg)* ; **Med memes-tra**

**ma delc'het da son ga hezh ken oan aet d'o(be)r ma goñje** : Mais j'ai quand-même continué de sonner avec jusqu'à ce que je fasse mon service *(Skrigneg)*

◆ Détenir ; **Toud ar re zo bet telc'hen moc'h lar** : Tous ceux qui ont détenu des cochons disent *(An Uhelgoat)*

◆ Garder ; **N'oaint ket (e)vid delc'hen anê war o venn** : Ils n'arrivaient pas à les garder sur la tête *(Kergrist)* ; **Nann, bremañ vé delc'het un tamm moni** : Non, maintenant on garde un peu d'argent *(Plouïe)* ; **Hor lod domp oa ket darc'het neuhe, kim(ed) an had !** : On ne gardait pas notre part alors, seulement la semence ! *(Sant-Wazheg)* ; **Na goullet (a-)zigantañ d'hag-heñ oa kontant da zelc'hen e verc'h** : Il lui a demandé s'il était d'accord de garder sa fille *(Plourac'h)* ; **Guichou na ket derc'het i gaseg da labour(a)d me(d) na gwerzhet (a)nèi** : Guichou ne garda pas la jument pour travailler, mais il la vendit *(Kleden)* ; **An heñi a zelc'h ar sac'h zo ken làer (e)vel an heñi zo o lakad barzh** : Celui qui garde le sac est tout autant voleur que ne l'est celui qui le remplit *(Plouïe)* ; **Dalc'h un tamm gwerzh-putun ba e yalc'h da gaoud un neubeud gwenneien** : Garder un peu de pourboire dans sa bourse pour avoir un peu de sous *(Plouïe)* ; **Toud ar gwinizh vïe darc'het hag ar c'herc'h vïe darc'het da-vid ar loned ha da hadañ** : On gardait tout le blé et l'avoine était gardait pour les bêtes et pour semer *(Lannedern)* ; **Hag é domaj la vé ket profitet deuh ar pezh so ba'h an douar memes-tra, nije delc'het re-yowank** : Et c'est quand-même dommage qu'on ne profite pas de ce qu'il y a dans la terre, ça aurait gardé des jeunes *(Skrigneg)* ; **Deus an heñi a oa ket gouest da zelc'hel ur sekred vise laret : Hezh zo ur ridell-toull** : De celui qui était incapable de garder un secret on disait : C'est un « crible percé » *(Plouïe)* ; **Me oa an heñi koshoñ ha me vije delc'het da ziwall ar saout d'ar mar(e)-se ga ma dud-kozh** : J'étais le plus vieux et mes grands-parents me gardaient pour garder les vaches à cette époque *(Lokarn)* ; **Ba m(a) gwele vijen delc'het neuhe, ken vij(e) passeet a-peu-prè, oa ket droed d'ond da haloupad neuhe** : On me gardait alors au lit, jusqu'à ce que ça passe a-peu-près, il n'y avait alors pas le doit d'aller courir *(Skrigneg)*

◆ Maintenir ; **Me(d) an dra-he a zerc'h anê bew !** : Mais ça les maintient en vie ! *(Skrigneg)*

◆ Soutenir ; **Un treber-karr, un treber da zelc'hen ar breiou, dow dro(a)d ar mo(d)-se na, un' am(añ) hag un' ahe ha ga ur pezh koat neuhen da zelc'hen 'naoñ neuhen 'e, sell heñ na nerzh da zelc'hen ar breiou** : Une chambrière, un chevalet pour soutenir les brancards, il avait deux pieds comme ça, un ici et un là, munis alors d'un morceau de bois pour le tenir aussi, il avait donc la force de soutenir les brancards *(Skrigneg)*

◆ (se / faire) Tenir ; **Flibus é ar c'hig blam zalc'h ket** : La viande est mollasse, car elle ne se tient pas *(Plonee)* ; **Me zo amañ 'vid delc'hen ar breiou-karr** : Mon rôle est de tenir les brancards de la charrette *(Poullaouen)* ; **Da zelc'hen ar c'harr ha stagañ (a)nèoñ** : Pour tenir la charrette et l'attacher *(Skrigneg)* ; **Ha neuhe vije lakeet 'e ga ibiliou-koat da zerc'hen ar charpant** : Et alors on mettait aussi avec des chevilles de bois pour faire tenir la charpente *(Skrigneg)* ; **'N-im okup da surveiañ 'nê d'o(be)r o deuvoariou ha da werc'h(añ) an dilhad ha da zalc'h an ti !** : S'occuper de les surveiller pour faire leurs devoirs, de laver le linge et de tenir la maison ! *(Lannedern)* ; **Un turubun, an dra-s(e) oa gwraet ab(l)am da zerc'h ar bragou ha da zerc'h tomm dac'h** : Une ceinture de flanelle, c'était fait pour tenir le pantalon et vous tenir chaud *(Kareis)* ; **Med a-wechou leuskan un dresenn bennaket pe un dra mennaket barzh 'è, pé vegn mesket mad ar mod-se, toud ar re-he 'n-om zelc'ha 'tree** : Mais parfois je laisse aussi une ronce quelconque ou quelque chose à l'intérieur, quand ils sont bien mélangés comme ça, ils se tiennent tous entre eux *(Pluskelleg)*

➢ **Dalc'h a ra da + *vb.*** : Ça n'arrête pas de ; **Dalc'h a ree an traou da droiñ ha da skoiñ ha da strakal deus partoud !** : Ça n'arrêtait pas de tournoyer, de frapper, et d'exploser de partout *(Plouïe)*

➢ **Delc'hen ar gaos en hi saw** : Faire tenir la conversation ; **Mo(d)-se, 'vel vé lar(e)t, vé delc'h(et) ar gaos 'n hi saw !** : C'est comme ça, comme on dit, qu'on faisait tenir la conversation ! *(Skrigneg)*

➢ **Dalc'hen ar lañs** : Continuer dans la lancée ; **Nann, med homañ gonterf(e) doc'h d(a) beked 'benn arc'hoazh bremañ, ma talc'h ar lañs !** : Non, mais maintenant elle vous conterait jusqu'à demain, si elle continue dans la lancée *(Kleden)*

➢ **Del !** : Tiens ; **Del ! Kemer hezh** : Tiens ! Prends-le *(Plonee)*

➢ **Derc'hen an taol deus *udb.*** : Résister à *qqchose* ; **Kar ar plous-kerc'h sec'h a bade ket è, me(d) lem a vije un tamm bihen a-raog oa sec'h : Gweñwn ahe gis-se, an dra-he zerc'he an taol deuh ar pressou(e)r !** : Car la paille sèche d'avoine ne durait pas non plus, mais là un petit peu avant qu'elle ne soit sèche : Souple là comme ça, ça résistait au pressoir ! *(Skrigneg)*

➢ **Derc'hen badïañchou** : Parrainer des baptêmes ; **Deut da zerc'hen badïañchou** : Venez parrainer des baptêmes *(Poullaouen)*

➢ **Delc'hen ba e gov** : Tenir au corps ; **Muoc'h, gav din, nise derc'het un tamm youd-siled ba ho kov 'vid nise derc'het ur bolennad-laezh kowled, da ma joñj din-me** : La bouillie d'avoine aurait, je crois, plus tenu au corps que ne l'aurait fait une bolée de lait caillé, à mon avis *(Ponvel)*

➢ **Delc'hen dorn *ub.*** : Tenir la main de *qqn.* ; **N'on ket bet (é) terc'hen dorn den e-bed barzh an isoloar** : Je ne suis jamais allé tenir la main de qui que ce soit dans l'isoloir *(Kalaner)*

➢ **Delc'hen-douar** : Tenir une terre ; **Pa oan 'telc'hen-douar ga ma zud** : Lorsque je tenais une terre avec mes parents *(Skrigneg)* ; **Pa oan 'telc'hen-dou(a)r me lake ma re 'tre an ugent ha fin ar mis** : Lorsque je tenais une terre, je mettais les miennes entre le vingt et la fin du mois *(Skrigneg)* ; **Gwech-ell 'è pé ma komañs(et) da zerc'hen douar ma pren(et) ur jô** : Aussi autrefois lorsque j'avais commencé à tenir une ferme, j'avais acheté un cheval *(Kareis)* ; **Mamm ha ma zad na komeret un tamm douar ahe gis-se ha vijen gante gis-se 'telc'hen-douar** : Ma mère et mon père prirent un petit bout de terre là comme ça et je fus avec eux comme ça à tenir la terre *(Kallag)*

➢ **Delc'hen e gont d'*ub.*** : Servir *qqn.* selon ses besoins (à lui) ; **Gall a ray derc'hen e gont dèi 'pad pell** : Il pourra la servir selon ses besoins pendant longtemps *(Plouïe)*

➢ **Delc'hen e di prop** : Tenir sa maison propre ; **Deuh ar vamm, ma ouïe ket delc'hen he zi prop, vise laret oa ur gouilhourenn** : Si la mère ne savait pas tenir sa maison propre, on disait que c'était une souillon *(Berrien)*

- **Dalc'h gweñwn war e labour** : Travailler de façon efficace ; **An heñi na zelc'he ket gweñwn war e labour** : Celui qui ne travaille pas de façon efficace *(Plouïe)*
- **Derc'hen kompagnunezh** : Tenir compagnie ; **Ya, med deus ar gouañw me ra tan ba'r chiminal, da-beked eizhte so meus dihanet d'o(be)r se ha kompagnunezh terc'ha din-me** : Oui, mais l'hiver je fais du feu dans la cheminée, jusqu'il y a huit jours où j'ai arrêté de faire ça, ça me tient compagnie *(Ponvel)*
- **Derc'hen lared** : Persister à dire ; **Mi zerc'he lar(e)d da ma dad** : Je persistais à dire à mon père *(Lokarn)*
- **Delc'hen-menaj** : Tenir une ferme ; **Ah daon ya ! Hag ma-hun meus gwraet 'è, me p(a) oan aet da zelc'hen-menaj digentañ** : Ah dam oui ! Et j'ai fait aussi moi-même, au tout départ lorsque je suis partie tenir une ferme *(Skrigneg)*
- **Dalc'hen penn da *ub.*** : Tenir la conversation à *qqn.* ; **Me(d) ma vise bet un'-all da respont (a)ha(n)on, ma vise bet Roger bew, heñ nis(e) dalc'h(et) penn din heñ ! Maleürusamant é aet heñw kuit 'e** : Mais s'il y avait eu un autre pour me répondre, si Roger avait été vivant, il m'aurait tenu la conversation hein ! Il est lui aussi parti malheureusement *(Brennilis)*
- **Dalc'hen solud war ar pris** : Ne pas céder sur le prix ; **Da zigentañ toud vije dalc'het solud war ar prij, me(d) 'benn vïe deut fin ar voar vije red dit rabatiñ !** : Au tout départ on ne cède pas sur le prix, mais avant la fin de la foire, il te fallait rabattre ! *(Plouïe)*
- **Delc'hen soñj deus** : Se rappeler de / Garder en tête ; **Med, pugur meus ket dalc'het soñj ti piw...** : Mais, puisque je ne me souviens pas chez qui... *(Plonee)* ; **Ur jô a zerc'ha joñj ! Ha re-wir é an dra-s(e) !** : Un cheval se souvient ! Et ça c'est trop vrai ! *(Kareis)* ; **Hag meus delc'het choñj deus an troñs ma reeint** : Et j'ai gardé en tête le bruit qu'ils faisaient *(Kareis)* ; **Sete ablame-se debowe meus dalc'het soñj deusouti** : Voilà pourquoi depuis je l'ai gardée en tête (une histoire) *(Landelo)* ; **Med 'benn delc'hen joñj 'è deus da vrezhoneg é red dit komz** : Mais aussi pour te rappeler de ton breton, il te faut parler *(Skrigneg)* ; **Neuh(e) é mad, brem(añ) out barr(e)g neuhe da zelc'hen joñj !** : Alors c'est bien, maintenant tu es alors en mesure de t'en souvenir ! *(Skrigneg)* ; **Deus se zelc'hen joñj ha goulskoude oan ket kozh-te (aha)non d'ar mar(e)-se** : De ça je me rappelle et pourtant je n'étais pas bien vieux à cette époque *(Ponvel)* ; **Ma vef(e) tud 'kaoseal brezhoneg gonin bemd(e) ha me zarc'hefe choñj deus mé brezhoneg** : Si j'avais du monde pour parler breton avec moi quotidiennement, je me rappellerais (mieux) de mon breton *(Laz)* ; **N'ouzon ket... Meus ket dalc'het choñj gast ! Zalc'hon ket choñj deus toud an traou ! Ha goud(e)-se teu d(é) joñj din** : Je ne sais pas... Zut ! je ne rappelle pas... Je ne me rappelle pas de tout ! Et ensuite ça me revient *(Plonee)*
- **Derc'hen *udb.* da *ub.*** : Fournir *qqchose à qqn.* / Garder *qqchose* pour (donner à) *qqn.* ; **Ur bann'h laezh bennaket vije daw da zelc'hen dê 'e** : Il fallait aussi leur fournir un quelconque coup de lait à boire *(Skrigneg)* ; **Ha oa laret diñ derc'hen boesson d'ar re oa 'labourad** : Et on m'avait dit de fournir la boisson à ceux qui travaillaient *(Poullaouen)* ; **Ma mis(e) gouïet lar pes(e) kaoseet din-m(e) doc'h an dra-he, ma derc'h(et) heñi mé dad doc'h !** : Si j'avais su que tu m'aurais parlé de ça, j'aurais gardé celle de mon père pour toi ! *(Kleden)*
- **Delc'hen *ub.* 'n e saw** : Faire tenir *qqn.* Debout ; **Da zelc'hen 'nèi 'n hi saw oa** : C'était pour la faire tenir debout *(Skrigneg)* ; **Oa braw dalc'h 'nê ba o saw** : C'était facile de les faire tenir debout *(Laz)* ; **O(ber) kasellig, un' peb tu daoñ da zelc'hen 'naoñ 'n i saw blam daoñ pass koueo !** : Soutenir pour marcher, un de chaque côté pour le faire tenir debout afin qu'il ne tombe pas ! *(Skrigneg)*
- **Delc'hen *ub.* yac'h** : Conserver *qqn.* en bonne santé ; **Ar boesson zelc'h an dud yac'h** : L'alcool conserve les gens en bonne santé *(Skrigneg)*
- **Dalc'hen un tïegezh** : Tenir une ferme ; **Me zo o talc'hen un tïegezh** : Je tiens une ferme *(Lannedern)*
- **Dalc'hen ur ferm** : Tenir une ferme ; **Ha voa-ñw taol maes d'e ferm, voa daw dèoñ be da zalc'h ar ferm Landelo** : Il fut jeté hors de la ferme, il lui fallut tenir la ferme de Landeleau *(Speied)* ; **Ar vamm-gozh oa 'chom barzh Pellen hag é deut amañ da zelc'hen ar feurm goude pa oa marw hi zud !** : La grand-mère habitait au Pellen et après elle est venue ici tenir la ferme lorsque que ses parents moururent ! *(Skrigneg)*
- **Delc'hen ur his** : Perpétuer une coutume ; **Me meus ket bet prene(t) mouejou gwech e-bed, ramp kemed derc'hel ur his** : Je n'ai jamais acheté de voix, nous ne faisons que perpétuer une coutume *(Kalaner)*
- **Delc'het vé ar c'hleñvejou** : Les maladies se perpétuent ; **Mod-se vije delc'het ar c'hleñvejou bras hañ !** : C'est ainsi que les grandes maladies se perpétuaient hein ! *(Skrigneg)*

**DALC'H-MAD / DELC'H-MAD / DARC'H-MAD / DERC'H-MAD** [d(a/ɛ)lh'mɑːd-t] [d(a/ɛ)x'mɑːd-t] : [***dalhmat*** 1904] ad. ; Constamment / Continuellement / Habituellement / Sans cesse / Toujours

✗ *syn.* : ***ataw, dabitud, kontinu, papred*** ; & *cf.* : ***mad***

◆ Constamment ; **Hemañ vé é chlejañ dalc'h-mad** : Il est constamment à la traîne *(Plouïe)* ; **Chech e re(w)r gantoñ a-dreñw darc'h-mad** : Être constamment un tire-au-flanc *(Plouïe)* ; **Gis-s(e) da gamioñ vise leun delc'h-mad** : Ainsi ton camion était constamment plein *(Karnod)* ; **Be vê tud a vije chech-dreñw dalc'h-mad** : Il y avait des gens qui étaient constamment à la traîne *(Plouïe)* ; **Ha dre ma droc'hè ar yeot vis(e) dour dalc'h-mad pet(r)a !** : Et du fait qu'il coupait l'herbe, il y avait constamment de l'eau quoi ! *(Kareis)* ; **Pugur n'é ket bet (ne)med klañw delc'h-mad, meus gwraet (ne)med aneo (a)nèi klañw gwech e-bed** : Puisque elle n'a fait qu'être constamment malade, je ne l'ai jamais connue que malade *(Kallag)*

◆ Continuellement ; **Diwar-lerc'h delc'h-mad** : Continuellement à la traîne *(Plouïe)*

◆ Habituellement ; **Alïes ba'r feurmou bras vije stertoc'h dalc'h-mad (e)vid ba'r feurmou krenn hag ar feurmou bihen** : Souvent dans les grandes fermes, c'était habituellement plus difficile que dans les moyennes et les petites *(Plouïe)*

◆ Sans cesse ; **Oh ya 'ha ! Raog reen ma-hun dalc'h-mad** : Oh oui ma foi ! Avant je faisais sans cesse toute seule *(Skrigneg)*

◆ Toujours ; **Pass dalc'h-mad** : Pas toujours *(Plouïe)* ; **Na ouien ket dalc'h-mad 'è** : Je ne savais pas toujours non-plus *(Skrigneg)* ; **Faot a ree din ober ar labour ba'r mare dalc'h-mad** : Il fallait toujours que je fasse mon travail dans les temps *(Plouïe)* ; **Ar re-mañ zo bet gwelloc'h (e)vi(d) ar re-all dalc'h-mad** : Ils ont toujours été meilleurs que les autres *(Skrigneg)* ; **Kasimant dalc'h-mad vé ur gid, an dra-he zo un dra vad !** : Il y a presque toujours un guide, ça c'est quelque chose de bien ! *(Skrigneg)* ; **Ah dalc'h-mad meus ket gwraet (ne)med an dra-he !** : Ah je n'ai toujours fait que ça ! *(Skrigneg)* ; **Beñ ya, me(d) an dra-he zo bet dalc'h-mad, houzoh walc'h** : Ben oui, mais ça a toujours été, vous savez bien *(Skrigneg)* ; **Daon ! Me zo bet amañ dalc'h-mad ha mamm-gozh vije ganemp dalc'h-mad** : Dam ! J'ai toujours été ici et grand-mère était toujours avec nous *(Skrigneg)* ; **Me meus ket gwraet (ne)med gwel ar wazh passeal ahe dalc'h-mad hag e-se aboe me meus joñj** : Moi je n'ai toujours fait que voir le ruisseau passer ici et ça d'aussi loin que je me rappelle *(Ponvel)* ; **Ar baotred neugn gal(ou)pet war-lerc'h ar merc'hed dec'h-mad hag ar c'holiow war-lerc'h ar bïou ive** : Les garçons ont toujours couru après les filles, et les taureaux derrière les vaches aussi *(Kergrist)* ; **Ba pemzeg la oan aet da Vrest da zisken ma micher ha goud(e)-se oan bet tôer dalc'h-mad, me zo bet tôer dalc'h-mad !** : À quinze ans je partis à Brest pour apprendre mon métier et ensuite je fus couvreur, j'ai toujours été couvreur ! *(Skrigneg)*

**DALE** ['dɑːle] : [***dale*** 1659] n.m. ; Délai / (du) Retard

✗ *cf.* : ***divêd***

**Dale zo war'ha(n)on** : J'ai du retard *(Plouïe)*

**DALL** [dal] : [gaul. ***dallo*** ; vx. br. ***dall***] ad. ; Aveugle / Émoussé (-e)

✗ *m. comp.* : ***hent-dall, kelien-dall, logod-penn-dall***

◆ Émoussé (-e) ; **Oh ! Houm(añ) zo dall !** : Oh ! Elle est émoussée (la faux) ! *(Karais)*

➢ **C'hoari mouch(ig)-dall** : Colin Maillard ; **(E)vid c'hoari mouch-dall a vé laket ur mouchouer en-dro d'ar penn ha' vé skloumet ba-dreñw ha vé ar re-all neuhe toud ha hañw da glask ba pe-lec'h vênt, da lar piw eint** : Pour jouer à Colin Maillard, on met un mouchoir autour de la tête que l'on noue à l'arrière, puis il y a donc tous les autres et il doit chercher où ils se trouvent, pour dire qui ils sont *(Plouïe)*

➢ **Dall-ha-mew ga** : Submergé (-e) par ; **Oain dall-ha-mew ga'r labour** : J'étais submergé par le travail *(Skrigneg)*

➢ **Dall mad** : Bien aveugle *(Kergrist)*

➢ **Dall mat** : Malvoyant ; **Hezh so dall-mat** : Il ne voit pas grand-chose *(Kergrist)*

➢ **Dall-mik** : Complètement aveugle *(Kergrist)*

➢ **Dall-net** : Complètement émoussé (-e) ; **Dall-net da hach !** : Ta hache est complètement émoussée *(Poullaouen)*

➢ **Dall-pok** : Complètement miro *(Kergrist)* / Complètement émoussé (-e) ; **Ha' droc'h ket kin ? Dall-pok, mann e-bed d'o(be)r ganti kin !** : Et elle ne coupe plus ? Elle est complètement émoussée, on ne peut plus rien faire avec ! *(Kleden)*

➢ **Mew-dall** : Complètement (saoul (-e) / bourré (-e)) / Ivre mort ; **Mew-dall ? Pé vé leuniet !** : Complètement bourré ? Quand il est plein ! *(Skrigneg)* ; **Mew-dall, e(rr)o boessoner** : Ivre mort, devenu alcoolique *(Kergloff)* ; **Med hemañ zo 'n-om ga(v)et mew-dall !** : Mais il s'était retrouvé complètement ivre ! *(Skrigneg)* ; **Mod-all vïent bet mew-dall é tond d'ar gêr** : Autrement ils auraient complètement saouls en rentrant à la maison *(Kolloreg)*

**DALLAÑ** ['dal(ə)] : [***dallaff*** 1499] vb. ; Aveugler / Émousser

◆ Émousser ; **Mod-all me zo hond da zall ma hach toud !** : Autrement je vais complètement émousser ma hache *(Landelo)* ; **Lod, droug ba o c'horv kaoud douar goed dindan o valc'h, (é) tallañ houmañ net hag oblijet da zelc'hen beked ar lemmañ** : Certains en colère de trouver des taupinières sous la faux qui l'émoussaient complètement, ils étaient obligés de continuer jusqu'à l'aiguisage *(Poullaouen)*

**DAMAIG / DAMAIT** [damaj(t)] ['dma.j] [da'majg-k] : [***bremaïcq*** 1732] ad. ; Tout à l'heure

**Me teuy en-dro damait** : Je reviendrai bientôt *(Pleiben)* ; **Damaig vo ur skassad** : Tout à l'heure tu vas te prendre une rouste *(Plouïe)* ; **Damaï é ar chop, po kime aretañ** : Tout à l'heure c'est la sieste, tu n'auras qu'à arrêter *(Kolloreg)* ; **Eo-eo ! D'maï ema prest ar pred** : Si-si ! Tout à l'heure le repas sera prêt *(Berrien)* ; **Damaig vo gwelet petra 'o gwraet** : Tout à l'heure on verra ce que l'on fera *(Landelo, Plonee)* ; **Damaït teuy tomm domp amañ gi-mañ** : Tout à l'heure on va prendre un coup de chaud ici-même *(Landelo)* ; **Ur machin damaig bet deut da joñj din** : Il y a un truc qui m'est venu à l'esprit tout à l'heure *(Plouïe)* ; **Damaïg lako (a)ha(n)on barzh e oetur** : Tout à l'heure il me fera monter dans sa voiture *(Berrien)* ; **'H añw da ganañ damaig pe pet(r)a ?** : Je vais chanter tout à l'heure ou quoi ? *(Plourac'h)* ; **Ha voa-hei chom da sell pet(r)a ree damait** : Et elle était restée regarder ce qu'il faisait tout à l'heure *(Plonee)* ; **Damai, ni 'h a da roiñ un bann'h kafe dec'h** : Tout à l'heure, nous allons vous donner un coup de café *(Skrigneg)* ; **Ah ya ! Ha gortôet ! Damait vo gweled an dra-he** : Ah oui ! Attendez ! Tout à l'heure on va voir ça *(Plonee)* ; **Ah ! Leusk da c'hoar d'ond bremañ ! Te 'h ay damaig !** : Ah ! Laisse ta sœur venir maintenant ! Toi tu iras tout à l'heure ! *(Skrigneg)* ; **Ma 'h añw ba'h an ti ahe damaït 'o laret din chom da lojañ** : Si je vais ici dans la maison tout à l'heure on me dira de rester loger *(Berrien)* ; **Damai (a-)benn 'h imp d'ar gêr vo daw domp mond toud (a)ssames heñ** : Tout à l'heure quand nous rentrerons à la maison il nous faudra aller tous ensemble hein *(Kleden)* ; **Ma vaot(r)ig-powr ! N'ees ket ahe petramed damait c'hwi vo lahet ga'r re-he !** : Mon pauvre petit ! Ne va pas là ou bien tout à l'heure ils te tueront ! *(Landelo)* ; **Ha po kime sell damait pé teuy-heñw d'ar park houllo ba-p(e)-lec'h oa lak(e)t ar voutailh !** : Et tu n'auras qu'à regarder tout à l'heure lorsqu'il viendra au champ il demandera où se trouve la bouteille ! *(Kleden)* ; **Ma n'et ket d'ho kwele, damai teuy ar wrac'h kozh, gwrac'h Mitouarn gad he c'hrog ha' gasso (a)han(o)h gati** : Si vous

n'allez pas au lit, tout à l'heure la vieille sorcière, la sorcière Croque-mitaine va venir munis de son crochet pour vous emporter avec elle *(Sant-Riwal)*

**DAMANT** ['dɑ̃mən-t] : [***damant*** 1659] n.m. ; Crainte
➢ **Kaoud damant d'e lèr** : Craindre pour sa peau *(Poullaouen)*

**DAMDOST / DAM-TOST** ['dɑ̃mdɔst] [dɑ̃m'tɔst] : [***demdost*** 1902] ad. ; Pratiquement / Tout près
✗ *syn.* : ***deus*** ; & *cf.* : ***tost***
◆ Pratiquement ; **Gwich-all pa teue an dud da zornañ, an dra-he oa ur fèt vras-abominabl pudur d'ar mar(e)-se vije dam-tost da zregont dèn !** : Autrefois lorsque les gens venaient battre, c'était une très grande fête puisqu'il y avait à cette époque pratiquement trente personnes *(Skrigneg)* ; **P(a) oagn o tond war o his ha oa e(rr)i dam-tost da bedi'r, oa deb(et) o lein gate !** : Lorsqu'ils revenaient il était pratiquement seize heures, ils mangeaient leur dîner ! *(Skrigneg)*
◆ Tout près ; **Damdost d'e di** : Tout près de sa maison *(Poullaouen)*

**DAN** [dɑ̃:n] : [vx. br. ***tan*** ; ***dan*** 1927] n.f. ; Dessous (cf. **tan**)

**DAÑJER / DEÑJER** ['d(ɑ̃/ɛ̃):ʒər] ['d(ɑ̃/ɛ̃).jʒər] : [***doanger*** 1499 ; ***danger*** 1623] n.m. (pl. **-iou** [d(ɑ̃/ɛ̃)'ʒerju]) ; (du) Danger
✗ *m. dér.* : ***dizoñjer***
**Ar re-s(e), n'eus ket dañjer (e-)bed gat(e)** : Ils ne sont d'aucun danger *(Kleden)* ; **Ya, pé vise de(v)et ar reñ-s(e) walc'h, oa ket dañjer (e-)bed kin** : Oui, lorsqu'on les brûlait suffisamment, il n'y avait plus aucun danger *(Kareis)* ; **Rar é ar beïsanted lar lakègn o saout war 'r melchen-glas ar mo(d)-s(e), d'ar cherseg oa ket dañjer (e-)bed** : Rares sont les paysans qui mettaient leurs vaches sur du trèfle des prés comme ça, pour les chevaux il n'y avait aucun danger *(Kleden)*

**DAÑJERUS / DAÑJURUS / DEÑJERUS / DEÑJIRUS** [dɑ̃(j)'ʒe:rəz-s] [dɑ̃'ʒy:ryz-s] [dɛ̃(j)'ʒe:rəz-s] [dɛ̃j'ʒi:ryz-s] : [***dangerus*** 1623] ad. ; Dangereux (-se)
**Oa ket dañjurus** : Ce n'était pas dangereux *(Skrigneg)* ; **Oh ! N'é ket deñjerus** : Oh ! Ce n'est pas dangereux *(Berrien)* ; **Ya, ur vicher dañjurus é** : Oui, c'est un métier dangereux *(Lokarn)* ; **Ya, ar re-he oa dañjurus** : Oui, ils étaient dangereux *(Plouïe)* ; **Ha dañjurus oa 'è heñ !** : Et c'était dangereux aussi hein ! *(Kleden)* ; **N'é ket deñjerus, med (a)rabad é abusiñ** : Ce n'est pas dangereux, mais il ne faut pas (en) abuser *(Berrien)* ; **An dra-he so dañjur's ! Ma ! N'on ket re sur da gondüiñ** : Ça c'est dangereux ! Eh bien ! Je ne suis pas trop sûr pour conduire *(Skrigneg)* ; **Ha wechou lem a oa dour, ni 'h ee da neuñial, an dra-he oa deñjirus i(v)e** : Et parfois là où il y avait de l'eau, nous allions nager, c'était dangereux aussi *(Berrien)* ; **Med deus ar luved ouiè-hè walc'h lar oa toud, lar ar luved oa dañjerus** : Mais d'après les éclairs ils savaient bien tout, que les éclairs étaient dangereux *(Kleden)* ; **Mouch ar prenes(t), p(a) oa ket droad da wel oar tud ba'n ti, pegur oa dañjurus !** : Voiler la fenêtre, vu qu'il n'y avait pas le doit de voir qu'il y avait des gens dans la maison, puisque c'était dangereux ! *(Karnod)* ; **Seto oa dañjurussoc'h ar c'herseg 'vi(d) ar saout, rar é gwel ur veuc'h chom ba'r vouilhenn, rar, rar !** : Les chevaux étaient donc plus dangereux que les vaches, c'est rare de voir un vache rester dans la fondrière, très très rare ! *(Kleden)*

**DAÑNE / DANNO / DANNOU** ['dɑ̃:nə] ['dɑ̃nɔ] ['dɑ̃nu] : n.m. ; Matière / Étoffe (fig) (cf. **danve**)

**DAÑS** [dɑ̃z-s] : [***danç*** 1519] n.m. (pl. **-ou** ['dɑ̃su]) ; (de la) Danse
**D'ar mare-se vije ket gwraet dañsou brezhoneg kalz kin** : À cette époque il n'y avait plus tellement de danses en breton *(Skrigneg)* ; **Komañset an dud da zañsal dañsou modern ba'r saliou** : Les gens commençaient à danser des danses modernes dans les salles *(An Uhelgoat)* ; **Ha oa rôet an akordeon daoñ ha oa laret daoñ o(be)r un dañs** : Et on lui donna un accordéon et lui dit de faire une danse *(Skrigneg)* ; **War-lerc'h ar patat(e)s 'è vis(e) dañs ha kanowennou ha traou ar mod-se…** : Après les pommes de terre aussi il y avait de la danse, des chansons et des trucs comme ça… *(Kergloff)* ; **Ga'n dañsou-all é red dit kaoud un'-ell da zond dre amañ gi(s)-mañ barzh** : Dans les autres danses il te faut une autre pour rentrer par ici comme ça *(Plourac'h)*
➢ **Ar sal-dañs** : La salle de danse ; **Ba'r sal-dañs oa ur bal** : Il y avait un bal dans la salle de danse *(Kleden)*
➢ **Dañs ar boked** : La danse du bouquet ; **War an eured pa teue an dud maes an ilis vise gwraet dañs ar boked, (e)n-ur sortïal deuh an ilis** : Pendant la noce lorsque les gens sortaient de l'église, on faisait la danse du bouquet, en sortant de l'église *(Plourac'h)*
➢ **Dañs ar rost** : Danse du rôti ; **Goude, (a-)raog o(be)r dañs ar rost, vije gwraet un tamm dañs-a-dro (a)darre** : Après, avant de faire la danse du rôti, on faisait encore une petite gavotte *(Plourac'h)*
➢ **Dañs-Kerne** : Danse de Cornouaille (gavotte-montagne) ; **An dañsou barzh kreis-Bretagn amañ 'hi-mañ gwich-all, pé vise kontet deus an dañs a vije laret dañs-Kerne deusontañ** : Les danses du centre-Bretagne ici autrefois, lorsqu'on parlait de la danse, on disait la danse de Cornouaille *(Plourac'h)* ; **Deus heñi a reer dr(e) amañ 'hi-mañ, heñi Skrigneg ha heñi Plourac'h, ar re-he lar dañs-Kerne deuhonto-toud** : De celle qu'on fait par ici, celle de Scrignac et Plourac'h, ils les appellent toutes danse de Cornouaille *(Plourac'h)*
➢ **Dañs kof-ha-kov** : Slow ; **Ale ! Aet é ar re-mañ d'o(be)r dañsou kof-ha-kov (a)darr(e) !** : Allez ! Ils sont repartis pour faire des slows *(An Uhelgoat)*
➢ **Dañs-Plone** [dɑ̃s'plɔ̃:n] : Danse Fissel (de Plounévez-Quintin) ; **An dra-s(e) é dañs-Plon'** : C'est la danse de Plounévez-Quintin (danse Fissel) *(Kallag)*

➢ **Dañs Vañch An Noan** : Danse de Fañch An Noan (danse de Calanhel dansée sur Scrignac) ; **Hezh é dañs Vañch An Noan** : C'est la danse de Fañch An Noan *(Plourac'h)*

**DAÑS-A-DRO / DAÑS-AN-DRO** [dɑ̃sə'dro:] [dɑ̃sən'dro:] : n.f. (pl. **dañsou-tro** ['dɑ̃su'tro:]) ; Gavotte (nom traditionnel de la gavotte-montagne) / Ronde

✗ *syn.* : ***gavotenn***

**Med nim a lar dañs-an-dro** : Mais nous nous disons « dañs-an-dro » (danse en rond, gavotte-montagne) *(Plourac'h)* ; **Ya, med dañs-a-dro a zo un dañs gad ur rondell** : Oui, mais la gavotte est une danse en ronde *(Plourac'h)* ; **An dañs-a-dro, se bermet d'an dud d'azaleg eint kap da (e)n-om remüiñ un tamm…** : La gavotte, ça permet aux gens dès-lors qu'ils sont capables de se remuer un peu… *(Plourac'h)* ; **Sell vije gwraet dañs-an-dro, ra ket (e)vel ra an dud, bremañ zigorign (a)nê, 'h eegn war an tu-eneb, regn un tamm fout-petra** : Donc on dansait la gavotte, ça ne fait comme font les gens, maintenant ils les ouvrent, vont en sens inverse, font un peu n'importe quoi *(Plourac'h)*

**DAÑSAL** ['dɑ̃səl] : [***danczal*** 1499] vb. ; Danser

**Hezh so solud da zañsal** : Il est robuste pour danser *(Kergrist)* ; **Ober astrafou (e)n-ur zañsal** : Faire des simagrées tout en dansant *(Poullaouen)* ; **Musik zo bet, dañset neus an dud** : Il y eu de la musique, les gens ont dansé *(Kallag)* ; **Ga pe-sort merc'hed dañsal** : Avec quelles femmes danser *(Skrigneg)* ; **Sete vijent à tañsal neuhe pad n'onn ket pe-geid** : Ils étaient donc alors en train de danser pendant je ne sais combien de temps *(Skrigneg)* ; **Me(d) pep-hini teue da zañsal an dañs deus e vro** : Mais chacun venait danser la danse de son pays (région, canton…) *(Plourac'h)* ; **Med gwech-all an noblañsed a zañse (iv)è** : Mais autrefois les nobles dansaient aussi *(Skrigneg)* ; **Ha vije dañset war an dra-he neuhe, da fermaad ar pri** : Et on dansait alors sur ça, pour affermir la boue *(Skrigneg)* ; **Oa an dud é tañsal war an eil troad goude egile, da hortos marc'hadourien da zond !** : Les gens dansaient un pied après l'autre, en attendant la venue des marchands ! *(An Uhelgoat)* ; **Ma merc'hes chomo da zañsal ahe ha te teuy ganen-me bremañ ha 'h an da lared un dra dit** : Ma belle filleule restera là à danser et toi tu vas venir avec moi maintenant, je vais de dire une chose *(Berrien)* ; **Ar re-yowank 'h ee da zañs' war ar c'hampagn ba un hangar, ba ur grañj, un dra mennaket a mo(d)-s(e)** : Les jeunes allaient danser à la campagne dans un hangar, dans une grange, quelque chose comme ça *(Kleden)* ; **Ha deut diw-all da zañsal ganemp deuh ar re oa ene hag ar re-m(añ) oa 'fotografïañ 'ha(no)mp !** : Et deux autres de ceux qui se trouvaient là sont venus danser avec nous, ils nous photographiaient ! *(Skrigneg)* ; **Ha vïe dañset war-lerc'h ha goulskoude vïe an dud skuizh, me(d) ahe vïe dañset war-lerc'h war ar leur** : Et on dansait ensuite et pourtant les gens étaient fatigués, mais là on dansait ensuite sur le sol *(Sant-Wazheg)* ; **Med (e)vid mond war an tu-eneb toud-ar-jeu ha toud an traou-se, ahe neugn kemed mond da zañsal d'ar C'hastell-Neve, Dardoup !** : Mais pour aller en sens inverse et tout le tintouin, là ils n'ont qu'à aller danser à Châteauneuf-du-Faou, en Dardoup ! *(Plourac'h)*

➢ **Kanañ da zañsal** : Chanter du kan-ha-diskan ; **Ma zad ha ma mamm gane da zañsal war-lerc'h an devechou-labour !** : Mon père et ma mère chantaient du kan-ha-diskan après les journées de labeur ! *(Lannedern)* ; **Ha vije tud é kanañ hag é tañsal ha da zañsal ha kanañ da zañsal war ar blassenn** : Et il y avait des gens qui chantaient, qui dansaient et qui chantaient du kan-ha-diskan sur la place *(An Uhelgoat)*

**DAÑSER** ['dɑ̃:sər] : [***danczer*** 1565-68] n.m. (pl. **-ien** [dɑ̃'sɛrjən]) ; Danseur

**Beñ Vañch An Noan glee be un dañser mad** : Ben Fañch An Noan devait être un bon danseur *(Plourac'h)* ; **Ar ganerien hag ar sonerien a zo sañset da (e)n-om adaptiñ war an dañserien** : Les chanteurs et les sonneurs sont censés s'adapter aux danseurs *(Plourac'h)*

**DANT** [dɑ̃n-t] : [***dant*** 1499] n.m. (pl. **dent** [dɛn-t]) ; Dent

✗ *m. comp.* : ***kil-dant*** ; & *cf.* : ***skrignañ, taranal, tasono***

**Skrign(añ) a ra i zent** : Il grince des dents *(Skrigneg)* ; **Bara ken wïe dindan an dent** : Du pain tellement qu'il tordait sous les dents *(Poullaouen)* ; **(E)ma hi dent 'hond da ziflukañ** : Ses dents (à elle) sont en train de sortir *(Skrigneg)* ; **An ilin hag ar poloss a dason an dent** : Les prunelles et les prunes sauvages agacent les dents *(Kergrist)* ; **Me 'h a d'hiskougnañ da zant dit da wel(e)d** : Je vais remuer ta dent pour voir *(Skrigneg)* ; **An dent-grifon hag an dent-vrès oa bihannoc'h, an dent-vrès oa mo(d)-se peu-prè** : Les dents de griffons et les dents de herse étaient plus petites, les dents de herse étaient à-peu-près comme ça *(Skrigneg)* ; **Med, ar pezh a vo ba'n dent memes-tra mo droad da zebiñ ? Pezh jomo ba ma dent !** : Mais, j'aurais quand-même le droit de manger ce qu'il y aura dans les dents ? Ce qui restera dans mes dents ! *(An Uhelgoat)* ; **Pugur pa vije dalc'h-mad 'kontañ, heñ zuskuie i zent dalc'h-mad, 'vel vije 'c'hoarzhin** : Puisque vu qu'il était toujours en train de parler, il montrait toujours ses dents, comme s'il souriait *(Skrigneg)* ; **Tenner-dent a oa hag hezh a gonte geier d'an hi(ni) a 'h ee da denniñ dent gantoñ** : Il était arracheur de dents et il racontait des mensonges à celui qui venait se faire arracher des dents *(Skrigneg)* ; **Marcel na kroget Bernard ga i dilhad ga i dent ha na krimpet ga'r gordenn da zond beke(d) an nec'h** : Marcel, de ses dents, attrapa Bernard par ses vêtements et il grimpa à la corde pour remonter *(Kleden)* ; **Ma breur vije dalc'h-mad (é) krignañ e visïed ar mod-se ga e zent 'ta, hezh na ket divinou (a)naoñ tamm e-bed** : Mon frère se rongeait constamment les doigts, il n'avait aucun ongle *(Plouïe)* ; **Oa ket hi dent gati, oa ket hi dilhad gati, oa ket hi apareilhou gati, oh ! Kajimant ma ket anveet 'nèi** : Elle n'avait pas ses dents, elle ne portait pas ses vêtements, elle n'avait pas ses appareils, oh ! Je ne l'avais quasiment pas reconnu *(Skrigneg)* ; **Med me lar dit pa nije gallet kaoud krog ga'n deurkes ba'h an dant, kàer nije hemañ lar « ay-ay-ay ! » – « Oh ay-ay pezh-a-gari ! Alesse teuy 'benn (v)o diskroget ma deurkes ! »** : Mais je te dis que lorsqu'il avait pu crocher avec sa tenaille dans la dent, il avait beau dire « aïe-aïe-aïe ! » – « Oh « aïe-aïe » tant que tu voudras ! De là elle viendra avant que je n'ai décroché ma tenaille ! » *(Skrigneg)*

- **Be roi e zent deuh ar raog** : Avoir les dents du bonheur (avoir les dents écartées sur le devant) ; **Petram ma vé roi o dent deuh ar raog ah(e)** : Ou bien s'ils ont les dents écartées sur le devant là *(Brennilis)*
- **Dant-houarn** [dɑ̃'nu:rn] : Dent de fer (pl. **dent-houarn** [dɛ'nu:rn]) ; **Hemañ zo ur vres-koat ha' vise laket dent-hou'rn** [dɛ'nu:rn] **ba ennoñ** : C'est une herse en bois on y mettait des dents de fer *(Berrien)*
- **Dant-laezh** : Dent de lait ; **Kollet é hi dent-laezh ganti ha bremañ (e)ma an dent mad à tond war-lerc'h** : Elle a perdu ses dents de lait et maintenant les bonnes dents sont en train de venir à la suite *(Skrigneg)*
- **Mond da denniñ dent** : Aller se faire arracher des dents ; **Lod ha' teue da denniñ dent ga ma zad-kozh blam dê da gaoud ur bann'h-lambig** : Certains allaient se faire arracher des dents par mon grand-père pour avoir un coup de lambic *(Skrigneg)*
- **Poan-dent** : Mal de dents ; **Ha heñ nij(e) ket (a) boan-dent koulskoude !** : Et pourtant il n'avait pas de mal de dents ! *(Skrigneg)*

**DANT-KENVER** [dɑ̃n'(g/c)envər] : n.m. (pl. **dent-kenver** [dɛn'(g/c)envər]) ; Stalactite de glace

✗ *syn.* : ***chutell, stribilhon***

**Dent-kenver zo** : Il y a des stalactites de glace *(Kergrist)* ; **Ah beo ! 'Skourr ! An dent-genver ! Vé ket gwelet se kin hañ ! Ha visegn hir ha gross hañ !** : Ah si ! Suspendus ! Les stalactites ! On ne voit plus ça hein ! Ils étaient longs et gros hein ! *(Lokarn)*

**DANTELEZH** [dɑ̃n'te:ləz-s] : [***dantelez*** 1659] n.f. (pl. **dantelejou** [dɑ̃nte'le:ʒu]) ; Dentelle

**Ur pekad dantelezh** : Un petit bout de dentelle *(Poullaouen)* ; **Ah ! An dourbi, a-wechou (e)vi(d) an dourbi vise laket un' braw ha vïe laket an dra-he war-gorr(e) ar bar(a) ha vïe un tamm dantelezh war ar bord deusontoñ** : Ah ! Le couvre pain, parfois pour le couvre pain on en mettait un beau et on mettait ça sur le pain et il était bordé d'un bout de dentelle *(Lokmaria)* ; **Ba keme(n)t kêr oa toud oa un' bennaket, ka(ji)mant-sur mïoc'h penvidig 'vid ar re-all ha' na liñseniou espress 'vi(d) an dra-he ! Ga dantelezh ha-traou hag a breste d'ar re-gêr pé vije un' marw** : Dans quelque village que ce soit il y avait quelqu'un, très certainement plus riche que les autres, qui avait des draps exprès pour ça ! Avec dentelles et tout, il prêtait aux villageois lorsqu'il y avait un mort *(Berrien)*

- **Dougen dantelezh** : Porter de la dentelle ; **Ar c'hoef a vije bordou dantelezh ha renket vijes beañ in kañw ur bla, oa ur c'hoef plén hag a ha ket droed da zougen dantelezh !** : La coiffe possédait des bords en dentelle et tu devais être en deuil un an, il y avait une coiffe simple et tu n'avais pas le droit de porter de la dentelle ! *(Skrigneg)*
- **Paper-dantelezh** : Papier dentelle ; **Ba'r paneriou ahe gis-se oa gantoñ, lakeet paper-dantelezh warne** : Là dans les paniers qu'il avait, recouverts de papier dentelle *(Ar Fouilhez)*

**DANTELEZHED** [dɑ̃nte'le:(z)əd-t] : [***danteleset*** 1911] ad. ; Dentelé (-e)

**Ma ve dantele'ed, n'é ket mad hañ !** : Si elle est dentelée (faux), ce n'est pas bon hein ! *(Berrien)*

**DANTELEZHENN** [dɑ̃nte'le:zən] : [***dantelezhenn*** 1957] n.f. ; Pièce de dentelle

**Vije laket un dantelezhenn-voulous** : On mettait une pièce de dentelle de velours *(Skrigneg)*

**DAÑVAD / DAÑWAD** ['dɑ̃:vəd-t] ['dɑ̃wəd-t] : [***dauat*** 1499 ; ***danvat*** 1716] n.m. (pl. **deñved** ['dɛ̃:vəd-t] **deñied** [dɛ̃.jəd-t]) ; Mouton

✗ *fém.* : ***davades*** ; *m. comp.* : ***paotr-deñved*** ; & *cf.* : ***maout***

**Pé vïe touset an dañvad !** : Lorsqu'on tondait le mouton ! *(Plonee)* ; **Krignet ar park ga'n deñved** : Les moutons ont mangé l'herbe du champ à ras *(Plouïe)* ; **Peus ket un dañvad da roiñ din-me ?** : Tu n'as pas un mouton à me donner ? *(Plonee)* ; **Med peta peus gwraet ga'n dañvad-all ?** : Mais qu'as-tu fait de l'autre mouton ? *(Plonee)* ; **Ha bremañ zo deut deñved ba'r feurm** : Et maintenant on a des moutons à la ferme *(Plouïe)* ; **(A-)benn ar fin vo kollet ma deñved-toud ga'r re-mañ !** : Pour finir tous mes moutons vont être perdus à cause d'eux ! *(Landelo)* ; **Set(ou) ene voa un' (o) tiwal an deñved, lec'h voant digoueet** : Il y avait donc là-bas un gars en train de garder ses moutons, là où ils arrivèrent *(Plonee)* ; **Sete oamp bet un hanter-devezh o haloup war-lerc'h an deñved** : Nous étions donc une demi-journée à courir après les moutons *(Lokmarïa)* ; **Oa ene ur paotr bihan krog c'hwitellad (e)n-ur ziwal e zeñved** : Il y avait là un petit garçon commençant à siffler tout en gardant ses moutons *(Lokereg)* ; **Ah nonn 'hat ! An deñved... Na gaosees ket din deus an deñved !** : Ah non alors ! Les moutons... Ne me parle pas des moutons ! *(Lokmarïa)* ; **Oh ! An dra-he oa tamm partoud ! Un hanter brassañ deuh ar c'hêriou oa deñved** : Oh ! Y avait ça un peu partout ! Une majorité de villages possédait des moutons *(Kolloreg)* ; **An arc'hant matrehe (iv)e dalvee (ou)zhpenn c'hwec'h pe seizh tañvad, petram(ou) deg dañvad c'hoazh** : L'argent avait la valeur de peut-être plus de six ou sept moutons, ou-bien encore dix moutons *(Plonee)* ; **Hag un dañvad vije gleet kaoud i(v)e blam da gaoud gwlan d'o(be)r hor chaossetou** : Et on devait aussi avoir un mouton afin d'obtenir de la laine pour faire nos chaussettes *(Ar Fouillez)* ; **Ur veuc'h pe ziw oa ganto, un dañvad ha un neubeud yér, un neubeud lapined, gis oa gwech-all** : Ils possédaient une ou deux vaches, un mouton et quelques poules, quelques lapins, comme y avait autrefois *(Ar Fouillez)*

- **Gwlan-deñved** : (de la) Laine de mouton ; **Ha 'benn gwerc'hiñ tamm gwlan-deñved 'ta... Ma ! Me lar doc'h ! An dra-he oa un dra d'o(be)r heñ !** : Et pour laver de la laine de mouton tiens... Eh bien ! Je vous le dis ! Ça c'était une chose à faire hein ! *(Plonee)* ; **Ur wech, me oa ba'r skoul ha oa gwraet ur loerou din ga gwlan-deñved ha oa-ñw livet ! Daon ! Ur liw ! Gwer !** : Une fois, j'étais à l'école et on m'avait fait une paire de bas en laine de mouton et elle était teinte ! Dam ! Une couleur ! Verte ! *(Plonee)*

- **Mond war dow zañvad** : Devenir complètement raide, défoncé (-e), bourré (-e) ; **Aet é war dow zañvad** : Il est complètement défoncé (il ne sait même plus où il va) *(Plouïe)* ; **Aet é war dow zañvad, kollet neus e ardremmes gantoñ** : Il est défoncé (trop bu), il a perdu la boule *(Pleiben)* (cf. **sowzanañ**)
- **Penn-deñved** : Tête de bétail (mouton) ; **Hemañ 'hond 'hat ha oa rôet kant penn-deñved dèoñ d'ond da Goat Boulogne** : Il partit tiens et on lui donna cent têtes de bétail pour aller au Bois de Boulogne *(Landelo)*

**DANVE / DAÑNE / DANNO / DANNOU** ['dɑ̃nve] ['dɑ̃ːnə] ['dɑ̃nɔ] ['dɑ̃nu] : [***danuez*** 1464 ; ***daffnez*** 1557] n.m. ; Biens / Étoffe / Matière / Qualité / Tissu

✗ *syn.* : *(qualité)* ***kalite***

◆ Biens ; **Pugur ar roue na laret nije rôet i verc'h hag e zañne deuh ar re a bareche (a)nèi** : Puisque le roi avait dit qu'il aurait donné sa fille et ses biens à celui qui la guérirait *(Berrien)* ; **Tampir ! Me mo bremañ ga dañne merc'h ar roue hat, me n'o ket red din chom medissin kén !** : Tant pis ! J'aurai maintenant de quoi avec les biens de la fille du roi ma foi, il ne me sera plus nécessaire de rester médecin ! *(Berrien)*

◆ Étoffe ; **Dañne ur vamm vad** : L'étoffe d'une bonne mère *(Berrien)*

◆ Matière ; **Med memes danve (e)vel ar chidour'n, potin !** : Mais de la même matière que le chaudron, de la fonte ! *(Pleiben)* ; **Mé dad lake ur bragou potok, 'n dra-s(e) oa un danno kaled un tamm !** : Mon père portait un pantalon en suédine, c'était une matière un peu dure ! *(Ponvel)*

◆ Qualité ; **Ar men-hegor'nn zo ur matier-all mé-keres, med hemañ zo un danno mat !** : La pierre à faux, c'est une autre matière si tu préfères, mais c'est de bonne qualité ! *(Skrigneg)*

◆ Tissu ; **Daon ! Un danve mad renke beañ** : Dam ! Ça devait être un bon tissu *(Berrien)* ; **Mamm Pier oa kemenéres, digass(et) vije danve dèi d'ober** : La mère de Pierre était couturière, on lui apportait du tissu pour faire *(Ar Fouillez)* ; **Sete vïe laket pep-heñi ba'r goloenn 'hat hag vïe laket un danno war'naoñ** : On mettait donc chacun dans un paneton ma foi et on mettait un tissu dessus *(Lokmarïa)* ; **Ouïon ket pe-sort danve oa an dra, me(d) heñ oa danve kal(ed) ha danve solud 'è !** : Je ne sais pas quel tissu c'était, mais c'était du tissu dur et aussi du tissu solide ! *(Kareis)* ; **Ma ! Ar re-he so dilhad solud, pec'hed é 'vel-kent pass implijiñ 'nê ! Danve ken solud-all !** : Eh bien ! Ce sont des vêtements solides, c'est tout de même pécher que de ne pas les utiliser ! Du tissu si solide ! *(Skrigneg)* ; **Ma peus c'hoant da werzh(añ) anê vin-me kontant da brenañ, petramed da roiñ doc'h danve pe dilhad !** : Si tu veux les vendre je serai d'accord d'acheter ou-bien de vous donner du tissu ou des vêtements ! *(Berrien)*

**DAO / DAOÑ** ['daw] ['dɑ̃w] : onom. ; Pan ! Toc ! / **DAO-HA-DAO !** : Oust (-e) !

**Daoñ !! Daoñ !! War an nor** : Toc !! Toc !! Sur la porte *(Landelo)* ; **Sarr an nor war'naoñ ha dao ! Echu an traou** : Fermer la porte derrière lui et pan ! C'est fini *(Landelo)* ; **Staget ar gaseg deus ar c'harr ha dao ! Ha heñ da Blestin !** : La jument attelée à la charrette et vlan ! Il partit à Plestin-les-Grèves *(Ar Fouillez)* ; **Ha me an dorn klei war o c'holierou, an dorn dïou foñs o bragou ha dao-ha-dao !** : Je les chopai par le colback de la main gauche, la main droite par le fond du pantalon, et oust ! *(Ar Fouillez)*

- **Reiñ dao da *ub.*** : Foutre un pain à *qqn.* ; **Ro dao dê 'ta !** : Fous-leurs un pain donc ! *(Skrigneg)* ; **Ro dao d'ar c'hi ma teu en-dro dit** : Fous un pain au chien s'il vient autour de toi *(Skrigneg)*

**DAON !** [dɑ̃wn] : [***daon*** 1931] n.m. ; Dam / Damnation !

**Ha daon vise alïes ya !** : Il y en avait fichtre souvent oui ! *(Plouïe)* ; **Oh daon ! Ev(añ) a rañw ha butun(ad)** : Oh dam je bois et je fume *(Skrigneg)* ; **Oh daon ! Te zo berr war'han(ou)t-te !** : Oh damnation ! Tu es à bout de souffle ! *(Berrien)* ; **Daon ahe vé red lak anaoñ ba'n arched pé vé marw** : Diable il faut bien le mettre dans le cercueil quand il est mort *(Skrigneg)* ; **Daon ya med daon 'hat piw neuhe ouïe an dra-mañ ?!** : Dam oui mais dam qui alors savait ça ?! *(Skrigneg)* ; **Ah ya ya ! Ah ya ya ! Daon ! Ràet vïe boued daoñ** : Ah oui-oui ! Ah oui-oui ! On lui donnait de la nourriture *(Lokmarïa)* ; **Ya, ah daon ya ! Daon ya ! An dra-he zo 'vel forz-petra hañ !** : Oui, ah oui alors ! Oui alors ! C'est comme pour tout hein *(Skrigneg)* ; **Daon ! An dra-he zo mem-mod ur wech ha negn disket (e)vel keseg 'ha !** : Dam ça c'est pareil une fois qu'ils ont appris comme les chevaux ma foi ! *(Skrigneg)*

**DAONASSÏON** [dɑ̃wna'sijən] : [***daffnacion*** 1519] n.f. (pl. **-ou** [dɑ̃wna'sjɔ̃:nu]) ; Damnation

**Diwar-boues ma skou(a)rn oan digasset en-dro lec'h oa ma daonassïon** : J'étais ramené par l'oreille là où était ma damnation *(An Uhelgoat)*

**DAONIÑ** ['dɑ̃wni] : [***dampnaff*** 1499 ; ***daffny*** 1519] vb. ; Damner

**Daonet !** : Damnation ! *(Poullaouen)* ; **Daonet Yves c'hwi n'oc'h ket bet kowess pell-zo hat** : Diable Yves il y a longtemps que vous ne vous êtes pas confessés *(Lokmarïa)*

**DAOUST** [dɔwst] : [***daoust*** 1576] ad. interr. & conj. & excl. ; Est-ce que / Bien que / Malgré

✗ *syn.* : *(malgré)* ***ga, goude, ha***

◆ Bien que ; **Daoust oa-hè bras ar chimin(al)ou gwech-ell** : Bien que c'étaient de grandes cheminées autrefois *(Kleden)* ; **Daoust a vije bihen an dud (a-)wechou nïent gwraged hag a vïe re vraw** : Bien que les gens soient petits des fois ils avaient des femmes qui étaient trop belles *(An Uhelgoat)*

◆ Malgré ; **Daoust ha m(a) oa an erc'h war an dou(a)r** : Malgré la neige qui recouvrait le sol *(Skrigneg)* ; **Daoust d'ar re-gozh da lared gad ur vouezh dipitet** : Malgré les anciens qui disaient d'une voix dépitée *(An Uhelgoat)*

- **Daoust ha + *ad. interr.*** : Mais + *adv. interr.* ? / *adv. interr.* + Donc ? ; **Ev(et) ur bann'h gate, daoust ha piw tàe deuh ur c'hamarad da homañ, eh beñ (a)n heñi na lar(et) se oa aet daveti, oa aet tal hi c'hichenn** : Ils

burent un coup, mais qui vint parmi un ami à elle, eh bien celui qui avait dit ça était allé vers elle, était allé à côté d'elle *(Ponvel)*

- **Daoust hag-eñw / Daoust hag-añw / Daoust ha-hañw** : Est-ce que (avec insistance) : **Me daoust ha-hañw a zebont toud o vïou-fritet 'è ?** : Mais mangeront-ils aussi toute leur omelette ? *(Skrigneg)* ; **Ma hechen ba'h an ilis ahe hi-se, daoust hag-añw a teufe i(v)e ?** : Si j'allais dans l'église là comme ça, est-ce qu'elle me suivrait aussi ? *(Berrien)* ; **Daoust hag-eñw ga(v)in den e-bed da bàeron da'm vaotr ?!** : Ne vais-je donc trouver personne pour devenir le parrain de mon garçon ?! *(Berrien)* ; **Eh, daoust ha-hañw chomon da selled braket deuh an dud ar mod-se ?!** : Eh, est-ce que je reste-moi le regard braqué sur les gens comme ça ?! *(Skrigneg)* ; **Eh gwel 'naoñ ha harlinkañ 'ha(n)on ar mod-se... Daoust ha-hañw vé gwraet traou mod-se ?!** : Eh le voir me chatouiller ainsi... Est-ce qu'on fait des choses comme ça ?! *(Skrigneg)* ; **Daoust ha d'hag-eñw oa deut ahe da gemer hano lod an dud oa mad da gemer d'hond gantoñ d'an ivern ?!** : N'était-il pas venu là pour prendre le nom des gens qui étaient bons pour le suivre en enfer ?! *(An Uhelgoat)*
- **Petramant daoust ma vé** : Ou-bien si jamais y en a ; **Un trokar pet(r)amant daoust ma vije, plant(añ) un tüio dê ba o goûg d'ond d'an estomog, da zigass ar c'hwe maes** : Un trocart ou-bien si jamais y en avait, leur foutre un tuyau dans le cou pour aller à l'estomac, pour expulser les flatuosités *(Skrigneg)*

**DARAMPREDIÑ / DALAMPREDIÑ** [darɑ̃m'preːdi] [dalɑ̃m'preːdi] : [***darempredif*f** 1499] vb. ; Fréquenter

✗ *syn.* : ***frekantiñ***

**Tud pinvidig oa bet é talamprediñ anèi** : Des gens riches l'avaient fréquentée *(Plouïe)*

**DARBED / DERBED** ['darbəd-t] ['dɛrb(əd-t)] : [vx. br. ***darued*** ; ***darbet*** XVIII[e]] p.p. ; Failli (-e) / Sur le point de

✗ *syn.* : *(failli)* ***prest a-walc'h*** *(sur le point de)* ***prest da, war-nes***

**Med didoñ ! Derb(ed) dèi beañ marvet aboea !** : Mais dis-dont ! Elle avait bien faillie mourir depuis ! *(Skrigneg)* ; **Ha oa neuhe derbed daoñ beañ dïot, 'n-om ga(v)et 'velt un inossant ba'h ar yêr** : Il avait alors failli être un idiot, se retrouver comme une imbécile à la maison *(Skrigneg)*

**DARDAÑ** ['dardə] : [***dardi*** 1659] vb. ; Darder

✗ *cf.* : ***parañ***

**Me ga ma dowlagad strafuilhet dardet war an heñi marw** : Moi de mes yeux troublés dardés sur le mort *(An Uhelgoat)*

**DARDOUP** [dar'dub-p] : [***Dardoup*** 1915] n.pr. ; (pays) Dardoup (trad. comprenant les communes Châteauneuf-du-Faou, Plonévez-du-Faou, Collorec et partiellement celles de Landeleau, Laz, St Thois et St Goazec) / & Homme du pays Dardoup

**Med (e)vid mond war an tu-eneb toud-ar-jeu ha toud an traou-se, ahe neugn kemed mond da zañsal d'ar C'hastell-Neve, Dardoup !** : Mais pour aller en sens inverse et tout le tintouin, là ils n'ont qu'à aller danser à Châteauneuf-du-Faou, en Dardoup ! *(Plourac'h)*

**DARE** ['dɑːr(e)] : [***dare*** 1992 cf. ***doare***] n. ; Absolument pas

**Ale, ouïen dare ken oa deut an heñi du da-beked du-mañ** : Allez, je ne savais absolument pas jusqu'à ce que le noir vienne jusqu'à chez moi *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Pu(d)ur oa Alamanted ba partoud dre ahe his-se, ouïes dar' ken gwel(ed) 'nê ba'r park !** : Puisqu'il y avait des Allemands partout par là, tu ne savais absolument pas jusqu'à ce que tu les vois dans le champ ! *(Plouïe)*

**DARE** ['dɑːr(ə)] : [***darè*** 1633] ad. ; Mûr (-e)

✗ *syn.* : ***aw, yell*** ; & *cf.* : ***melen***

**An ed so dare** : Le blé est mûr *(Karnod)*

**DARED / DARDED** ['dɑːrəd-t] ['dardəd-t] [dæːr] : [***daret*** 1633] coll. (sing. **-enn** [da'reːdən] [dæ'reːdən]) ; Épars (petits éclairs, non accompagnés de tonnerre)

✗ *cf.* : ***gurun, luc'had, luc'hed, taran***

**Ya, dared so** : Oui, il y a des épars *(Berrien)* ; **Darded zo ba'n (o)ab(r) ahe** : Il y a des épars dans le ciel *(Lannedern)* ; **An dared vije 'ho(r)iñ amzer domm !** : Les épars couvaient du temps chaud ! *(Skrigneg)* ; **Dared ! Oh ya, an dra-he vé gwel(et) alïes a-walc'h, vije gwel(et) ar luc'hedenn à passeal heb trous, an dra-he zo dared !** : Des épars ! Oh oui, on voit ça assez souvent, on voyait un éclair passer sans bruit, ce sont des épars *(Skrigneg)* ; **Dared ! Vis(e) ket trous ha badè matre'n, oh ! Div eur, teir eur ba'n hañw, ba'n noñs, med vis(e) ket na glaw na trous ha oa ket dañjerus** : Des épars ! Il n'y avait pas de bruit et ça durait peut-être, oh ! Deux heures, trois heures l'été, la nuit, mais il n'y avait ni pluie ni bruit et ce n'était pas dangereux *(Kleden)*

**DARGREIS** ['dargiz-s] : [***darcreiz*** 1659] n.m. ; Taille

**Poan darg'is** : Douleur à la taille *(Poullaouen)*

**DARN / DERN** [darn] [dɛrn] : [***darn*** 1499] n.m. ; Certains

✗ *syn.* : ***lod, serten re***

**Ha dern a larè** : Et certains disaient *(Lokarn)* ; **Dern zivorc'ha ha dern-all a vé ket laezh gante kin** : Certaines avortent et d'autres n'ont plus de lait *(Kallag)* ; **Dern oa vounnus d'o(be)r ha dern oa divonnoc'h** : Certains étaient rapides à faire et certains étaient plus lents *(Duod)* ; **Hag an trojennou vije tennet maes a-peu-prè toud, vije ket miret, kar 'hend-ell vije dern ha' vïent ket pell lak un toull(ad) trojou barzh** : Et on enlevait a-peu-près tous les troncs, on ne gardait pas, car sinon certains n'étaient pas longs à y mettre quelques troncs *(Pluskelleg)*

**DAROUED / DEROUED / DIROUED** ['darwəd-t] ['dɛrwəd-t] ['dirwəd-t] : [sing. ***deroueden*** 1659 ; ***darvoët*** 1716] coll. (sing. **-enn** [dar'we:dən] [dir'we:dən] sing. pl. **-ennou** [darwe'dɛnu] [dirwe'dɛnu]) ; Dartres

**Spinañ deus an darouedenn** : Guérir d'une dartre en imposant les mains (guérisseur) *(Plouïe)* ; **Sete an dud teue da weled 'nèi deus tro-war-dro, ar re dise dirouedennou** : Donc les gens venaient la voir des alentours, ceux qui avaient des dartres *(Sant-Wazheg)* ; **Deut oa daroued ba lod deus an tarowed ba'r c'hreier ha tapet daroued deusoute** : Des dartres étaient venues sur les taureaux dans les crèches et j'avais attrapé des dartres d'eux *(Plouïe)* ; **Me n'ouzon ket petra ree hezh, pe-sort mod a ree hag a vije spinet deus an darouedennou** : Je ne sais pas ce qu'il faisait, comment il faisait et on guérissait les dartres en imposant les mains *(Plouïe)* ; **Me meus choñj, me meus bet daroued ar mod-se ur blavezh, ar blavezh oan eureujet** : Je me rappelle, j'ai eu des dartres comme ça une année, l'année où je me suis marié *(Plouïe)*

**DASKÏAD / TASKÏAD / TASKÏAL** [(d/t)as'kijəd-t] [ta'ʃkijəl] : [***dazquilyat*** 1499 ; ***dasquiriat*** 1659] vb. ; Ruminer

✗ *cf.* : ***taskoñgnañ***

**Ale ! Komañs eint d(é) daskïal** [da'ʃkijəl] **!** : Allez ! Elles commencent à ruminer ! *(Kleden)* ; **Sell (e)ma ar veuc'h 'taskïad ba'r park** : Regarde la vache rumine dans le champ *(Skrigneg)* ; **Taskïal** [ta'ʃkijəl] **ra ar veuc'h, pé vis(e)-hè 'kousked, pé vis(e)-hè gorvêt ba'r c'hrow pe ba'r park, leun o gov** : La vache rumine, lorsqu'elles étaient endormies, lorsqu'elles étaient allongées dans la crèche ou dans le champ, le ventre plein *(Kleden)*

**DASKÏER / TASKÏER** [(d/t)as'kijər] : [***daskirier*** 1931] n.m. (pl. **-ien** [(d/t)aski'ɛrjən]) ; Rumineur

✗ *cf.* : ***taskagn***

**Hezh n'é keme(d) un taskïer !** : Ce n'est qu'un rumineur ! *(Skrigneg)*

**DASTUM** ['dastym] ['tastym] : [***dastum*** 1732] n.m ; Ramassis / Collection / Collecte (de)

**Un tastum tïer kozh** : Un ramassis de vieilles maisons *(Plouïe)* ; **Be oa gwraet un dastum da gass dê ha oa bet un' gad e garr é passeal (he)biou** : On avait fait une collecte pour leur envoyer et un individu passa en charrette *(Plouïe)* ; **Oh, alïessoc'h vise gwraet un dastum-foenn, pe plous, (e)vid chikour an hini vise devet an traou-se daoñ** : Oh, on faisait plus souvent une collecte de foin, ou de paille, pour aider celui dont tout avait brûlé *(Plouïe)*

**DASTUM / DESTUM / TESTUM** ['dastym] ['(d/t)ɛstym] ['tɛsəm] : [***dastum*** 1499] vb. ; Ramasser (tous sens)

✗ *syn.* : ***cherrañ, despun*** ; & *cf.* : ***dirastellad***

**Luss da zastum a-vrïadou** : Des myrtilles à ramasser par brassées *(Poullaouen)* ; **Med d'ar fin oa ur jeu bennag da zestum anê memes-tra** : Mais au final c'était quand-même une affaire de les ramasser *(Berrien)* ; **Hag an Amerikaned, pelloc'h, na dastumet un neubeud re-all en ene** : Et, plus tard, les Américains en ont ramassé quelques autres là-bas *(Plouïe)* ; **Bah ! Pé weleèn (a)nèoñ 'tes'um pes, pe 'tes'um hariko** : Pff ! Lorsque je le voyais ramasser des pois, ou ramasser des haricots *(Laz)* ; **Barzh Treger oa ket kont ar mo(d)-se hañ ! Ah nann ! Ene vije testumet toud !** : À Trégier, ça ne se passait pas comme ça hein ! Ah non ! Là on ramassait tout ! *(Skrigneg)* ; **Ma pije sentet deuh-ougn a pije destumet kement a zañne eveld a na ar roue i-hun !** : Si tu m'avais obéi, tu aurais amassé autant de biens que n'en avait le roi lui-même ! *(Berrien)* ; **'Testum a(va)louar ! 'Testum avalou ! Choukour, forz-pet(r)a oa daw doc'h choukour !** : Ramasser les patates ! Ramasser les pommes ! Aider, peu importe quoi, il vous fallait aider ! *(Laz)* ; **Ar wich vije destumet i gontell vij(e) ket hadtapet ar gontell deuh ar go(de)ll, an dra-he oa malpoli !** : Une fois qu'on avait ramassé son couteau, on ne reprenait pas le couteau de la poche, c'était malpoli ! *(Skrigneg)* ; **Ha vijemp kass(e)t neuhe, toud ar c'hlassou deus toud ar skol, da zestum dorifored ba'r feurmou an eil goud(e) heben** : Et on nous envoyait alors, toutes les classes de toute l'école, ramasser des doryphores dans les fermes les unes après les autres *(Skrigneg)* ; **Oh ya ! Da zestum 'nê ar gwellañ ma vije gallet ! Un tamm koll a vije, med n'eent ket toud da goll memes-tra, nann, cherret e vije** : Oh oui ! Pour les ramasser du mieux qu'on pouvait ! Il y avait une petite perte, mais quand-même ils ne se perdaient pas, non, on les ramassait *(Berrien)* ; **Ha vije ar loened war ar lannou ba'h an dachenn 'ta 'ha ! Vïent toud assames ha pep-hini a zestume i re pé vije poent d'o(be)r !** : Les bêtes étaient sur les landes dans la parcelle tiens ! Elles étaient toutes en même temps et chacun ramassait les siennes quand il était temps de le faire ! *(Sant-Nigouden)*

**DASTUMACHOU / DESTUMACHOU** [d(a/ɛ)sty'maʃu] : n.pl. ; Collectes (ce qui a été recueilli, souvent du grain)

**An destumachou vije lakeet ba'r mekanik, vije trôet mod-se ga'n dorn hag ar *vannette* gempenne, ar greun jomeè barzh hag ar pellachou yee-kuit** : On mettait les collectes dans la mécanique, on tournait comme ça à la main et la vannette ordonnait, le grain restait à l'intérieur et la balle sortait *(Pleiben)* ; **Pugur ato yee forzig greun dichapet mod-se deus an dornéres, an destumachou vije gwraet deus an dra-he ha vije gwraet un taol valeñn hag a destumet 'n (dr)a-he** : Puisque pas mal de grain s'échappait toujours comme ça de la batteuse, on appelait ça les collectes et on donnait un coup de balai et on ramassait ça *(Pleiben)*

**DAVADES** [da'vɑ:dəs] : [***dañvadès, dâvadès*** 1732] n.f. (pl. **-ed** [dava'de:zəd-t]) ; Brebis

✗ *masc.* : ***dañvad*** ; & *cf.* : ***maout***

**Alet é an davades** : La brebis a agnelé *(Plouïe)* ; **Sete ma reñket chikour he davades dé sortïal an deñied bi(he)n** : J'avais donc dû aider l'agnelle à sortir son agneau *(Kleden)* ; **Goull ur maout, goull un dañvad hag ur maout, pe un davades, forz pe-sort ha diskroc'hen (a)nèi !** : Demande un bélier, demande un mouton et un bélier, ou une brebis, peu importe et dépiaute-la ! *(Plonee)*

**DA-VED** [da'ved] : [***daved*** 1530] prép. ; Pour (rejoindre)

- **Da-veton / Da-vedon** [da'vetɔn] [də'vetɔn] [da'vedɔn] : Pour me rejoindre
- **Da-vetout / Da-vedout** [da'vetut] [də'vetut] [da'vedut] : Pour te rejoindre
- **Da-ve(n)toñ / Da-vetañ / Da-vedoñ** [da'vetɔ] [də'vetɑ̃] [da'vɛ̃ntɔ] [da'vedɔ] : Pour le rejoindre ; **Hezh noè tapet ur plac'h yowank d'ond da vatezh da-vetañ** : Il avait pris une jeune femme pour le rejoindre comme servante *(Kergrist)*
- **Da-veti / Da-vedi** [da'veti] [də'veti] [da'vedi] : Pour la rejoindre ; **Ev(et) ur bann'h gate, daoust ha piw tàe deuh ur c'hamarad da homañ, eh beñ (a)n heñi na lar(et) se oa aet daveti, oa aet tal hi c'hichenn** : Ils burent un coup, mais qui vint parmi un ami à elle, eh bien celui qui avait dit ça était allé vers elle, était allé à côté d'elle *(Ponvel)*
- **Da-vetemp / Da-vedemp** [da'vetəmp] [də'vetɑ̃mp] [da'vedəmp] : Pour nous rejoindre
- **Da-vetoc'h / Da-vetac'h / Da-vedoc'h** [da'vetɔh] [də'vetah] [da'vedɔh] : Pour vous rejoindre
- **Da-vetè / Da-vetè** [da'vetɛ] [də'vetɛ] [da'vedɛ] : Pour les rejoindre

**DA-VID** [də'vid-t] : [vx. br. ***daguyt***] prép. ; Pour (chercher)

**Tremen memes ar jiro tro-war-zro da 'h ampech an *tremplin* da-vid an teuleug** : Même passer le gyro tout autour pour empêcher le tremplin vers la tique *(Kallag)* ; **Toud ar gwinizh vïe darc'het hag ar c'herc'h vïe darc'het da-vid ar loned ha da hadañ** : On gardait tout le blé et l'avoine était gardait pour les bêtes et pour semer *(Lannedern)*

- **Mond da-vid** : Aller chercher ; **Kê da-vid butun !** : Va chercher du tabac *(Pluskelleg)*

**DAW** ['daw] : [***da eo*** 1716 ; ***daô*** 1821] ad. ; Nécessite / cf. Falloir

✗ *syn. :* ***faotañ, nessesser, red***

◆ Falloir ; **Ha vise daw doc'h labour anê** : Et il vous fallait les travailler *(Speied)* ; **Daw é dit chom ba'r gêr fenoñs** : Il faut que tu restes à la maison aujourd'hui *(Berrien)* ; **An dra-he é an-heñi é daw kompren** : C'est ça qu'il faut comprendre *(Lannedern)* ; **Troiñ anê vise daw o(be)r a-walc'h** : Il fallait bien les labourer *(Speied)* ; **An amann vis(e) daw gwerzhañ 'nèoñ** : Il fallait vendre le beurre *(Sant-Wazheg)* ; **Neuhe vïe daw pêo (a-)benn dond-maes** : Il fallait alors payer pour sortir *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Med neuhe é daw din cheñch micher** : Mais alors il faut que je change de métier *(Landelo)* ; **Goude-se vije daw da roiñ anê marc'hadmatoc'h** : Ensuite il fallait les donner pour moins cher *(Plouïe)* ; **Oy ! Daw lared, me n'on ket gouest d'o(be)r 'è...** : Oh ! Il faut dire, moi je suis incapable de faire également... *(Plonee)* ; **Ya, daw vise chom da dennañ ar yeot hag ar blantennou** : Oui, il fallait rester arracher l'herbe et les plantes *(Plouïe)* ; **Daw daoñ mond da gass e vragou d'an eskob neuhe** : Il faut alors qu'il envoie à l'évêque son pantalon *(Plonee)* ; **Ya, ah ya ! Ma ! Petra ri ? Daw vé 'n-om zidüal un tamm hañ !** : Oui, ah oui ! Eh bien ! Que veux-tu ? Il faut bien se distraire un peu hein ! *(Poullaouen)* ; **Ha go(u)d(e)-se oa e(rr)o daw disac'h anê ga un trakteur** : Et ensuite il avait fallu les dépanner à l'aide d'un tracteur *(Speied)* ; **Daw a-walc'h é dèoñ mond pegur amañ n'eus ket boued da zibiñ ba ar gêr** : Il faut bien qu'il parte, car il n'y a rien ici à manger à la maison *(Plonee)* ; **Daw vije lak ar c'hoat ba'n disklô, hezh beteg ur mis pe dow** : Il fallait mettre le bois à l'abri de la pluie, jusqu'à un mois ou deux *(Plouïe)* ; **Deus an dra-se vise daw da ziwall dec'h, med ahe vise laket sternajou-ell war ar marc'h neu'n** : Il fallait bien que tu fasses attention à ça mais, on mettait là alors les autres harnais sur le cheval *(Kleden)* ; **Me meus bet gwelet toud an dra-he ha houzon papred, med daw é daoñ dond ba ma venn** : J'ai eu vu tout ça, et je sais toujours, mais il faut que ça revienne *(Plouïe)* ; **Ha sete me oa deut hardi mechañs, pé vé daw d'an nen d'ond teu a-walc'h !** : Et j'étais donc sûrement devenu hardie, quand il le faut on le devient bien ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Med daw doc'h lared din Jakes petra c'hoa(r)i ganoc'h, un dra menneket zo ha n'é ket mad !** : Mais il faut que tu me dises Jaques qu'est-ce qu'il t'arrive, il y a quelque chose qui ne va pas ! *(Sant-Hern)*

◆ Nécessite ; **Vïe daw kaoud tud ha' nije nerzh ha tud kreñw** : Ça nécessitait d'avoir des gens énergiques et forts *(Plouïe)*

- **N'é ket daw dit (ober)** : Tu n'es pas (obligé / forcé) (de faire) ; **N'é ket daw doc'h o'r 'è !** : Vous n'êtes pas obligée de faire non-plus ! *(Plonee)* ; **Oh n'é ket daw mond ker mew !** : Oh ce n'est pas obligé de tant se saouler ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Nann me(d) oa ket daw dèi be mew (iv)e** : Non, mais elle n'était pas forcée d'être saoule non-plus *(Plouïe)* ; **Houmañ so poeson 'ha ! D'ond da lared da mé mamm, voa ket daw dèi 'h o(be)r, pugur ma despugnet un awal 'ziwar an hent !** : C'est un poison ma foi ! De venir dire à ma mère, elle n'était pas obligée, juste parce que j'avais ramassé une pomme sur la route ! *(Plonee)*
- **Pé vé daw 'h ober vé daw 'h ober** : Quand il faut, il faut ; **Sur é ! Ha me meus lahet 'nèi ahe gast ! Ah me meus bet 'nèi ! Un' neubeutoc'h ! 'Didïe ! Pé vé daw 'h o'r vé daw 'h o'r 'ha !** : C'est certain ! Et je l'ai tuée là putain ! Ah je l'ai eu ! Une de moins ! Des dieux ! Ma foi, quand il faut, il faut ! *(Plonee)*

**DE** [de:] [dej] : [vx. br. ***ded*** ; ***dez*** 1499] n.m. (pl. **-iou** ['deju]) ; Jour

✗ *m. comp. :* ***fest-de, goulou-de*** ; *syn. :* ***devezh***

**Te oa 'è an de-se ?** : Tu étais aussi ce jour-là ? *(Skrigneg)* ; **Teuy ket en-dro ken a vo de** : Il ne reviendra pas jusqu'à ce qu'il fasse jour *(An Uhelgoat)* ; **D'ar mare-se vé ar hirrañ-toud an de** : Le jour le plus long est à cette époque-là *(Plouïe)* ; **Goude Gouel-Yann a gomañs an de berraad** : Après la fête de la Saint-Jean les jours

commencent à raccourcir *(Plouïe)* ; **An de zihanin da zañsal, ar vuhe zo echu (e)viton !** : Le jour où j'arrêterai de danser, la vie sera finie pour moi ! *(Plourac'h)* ; **Ha pé vije deu(t) an de d'ond d'ar pressou(e)r neuhe** : Et lorsque le jour d'aller au pressoir arrivait alors *(Skrigneg)* ; **Matrehe un de (e)ma me 'n-hi(ni) 'o evañ ba e werenn !** : Peut-être qu'un jour, ce sera moi qui boirai dans son verre ! *(Skrigneg)* ; **Ya-ya ! (Ne)med-seped vije ket gwraet memes de vije gwraet bleud gwinizh** : Oui-oui ! Si ce n'est que ce n'était pas le même jour qu'on faisait la farine de froment *(Skrigneg)* ; **Ken vé diskénn(e)t an heol, vé soupleed an de, vé ket ken tomm kin** : Jusqu'à ce que le soleil ait décliné, le jour radouci, il ne fait plus aussi chaud *(Laz)* ; **'Benn oc'h bet un neubeud deiou, houïes walc'h, ar vugwal(e) 'n-om gav da ziskiñ** : D'ici à ce que vous soyez allés quelques jours, tu sais bien, les enfants se retrouvent à apprendre *(Poullaouen)* ; **Alïes pé vé an a(v)el c'hweo deus ar c'hornôg vé tost ar glô ha meus bet klêt ga ma zud lared « Oh matresse vriso an de da-beked an abard'he »** : Souvent quand le vent souffle de l'ouest la pluie est proche, et j'ai entendu mes parents dire « Oh peut-être que le temps se raccourcira jusqu'au début de soirée » *(Plouïe)*

- **A-benn an de war-lerc'h** : Dès le lendemain *(Kergrist)*
- **A-benn de-mañ-de** [bɛn'deməˈdeː] : Tel ou tel jour ; **'Benn de-mañ-de zo ur werzh** : Il y a une vente tel ou tel jour *(Sant-Wazheg)*
- **A-hed an de** : Toute la journée ; **Oh ! Yeer ket da farbotañ mo(d)-se 'hed an de heñ ! 'Hed an de vêr ba'r labour !** : Oh ! On n'allait pas musarder comme ça toute la journée hein ! On était au travail toute la journée ! *(Laz)*
- **An de-all / An di-all / An di-ell** : L'autre jour ; **An de-all a oa aet da gafeal** : L'autre jour elle était partie prendre un café *(Ar Fouillez)* ; **Bet meus ur c'holi ahe an di-ell** : J'ai eu un colis là l'autre jour *(Plourac'h)* ; **Sete oan choñj en dra-he an de-all** : Je pensais donc à ça l'autre jour *(Lokmarïa)* ; **An de-all oan o lar(ed) se da ma c'hamaradésed ahe** : L'autre jour je disais ça à mes amies là *(Skrigneg)* ; **An di-all oan à kontañ da un' ar pezh a ma klêet ha oa deja à kontañ pezh a ma ket klêet !** : L'autre jour je racontais à quelqu'un ce que j'avais entendu et il était déjà en train de raconter ce que je n'avais pas entendu ! *(Skrigneg)*
- **An de-all da nos** : L'autre soir ; **An di-all da noñ(s) oa deut da joñj diñ, lod a ree ar c'heveleg deus an dra-h(e) !** : Ça m'était revenu l'autre soir, certains appelaient ça les « bécasses » (corbelets) *(Skrigneg)*
- **An de dïa-raog** : [***en deiz diarauc*** 1835] La veille ; **Pé vis(e) troc'h(et) ar voenn, 'kreis-tre beb pred, deus ar mintin vis(e) prepar(et)-hi an de de-raog** : Lorsque le foin était coupé, juste entre chaque repas, on la préparait la veille au matin *(Karais)*
- **An de (a) fenoñs** [defø'nɔ̃:z-s] **/ An de-venoñs** [devø'nɔ̃:z-s] : Aujourd'hui ; **Bon an de-venoñs (e)vi(d)-c'hoazh** : Bon aujourd'hui pour l'instant *(Plourac'h)* ; **Chañchet é an traou an de-fenoñs** : Tout est différent aujourd'hui *(Poullaouen)* ; **Ya, gwech-ell ba'r Guellec oa kalz muoc'h a dud (e)vid ba'r Rest Quelen, med én de-fenoñs zo Rest Quelen (e)ma ar muañ a dud** : Oui, autrefois il y avait plus de monde au Guellec qu'à Rest Quelen mais, aujourd'hui c'est le Rest Quelen qui possède le plus d'habitants *(Lokarn)*
- **An de-hudu** [de'hy:dy] [de'he:dy] : Aujourd'hui ; **An de-hudu ouïon ket pegeme(n)t so** : Aujourd'hui je ne sais pas combien il y en a *(Pluskelleg)* ; **Pé vije e(rr)o ba'r yêr deus ar skol, plass mond d'o(be)r an deuvoariou ba'r gambr 'vel vé gwraet an de-hedu** : Lorsqu'on arrivait à la maison de l'école, au lieu d'aller faire ses devoirs dans la chambre comme on fait aujourd'hui *(Pluskelleg)*
- **An de kentañ ar bla** : Le jour de l'an ; **Foar an de kent' ar bla** : La foire du premier de l'an *(An Uhelgoat)* ; **Ni ra an 'e kent' ar bla an eil goud(e) egile barzh kêr ene** : Ni faisons le jour de l'an l'un après l'autre au village là *(Skrigneg)* ; **Setu bremañ jomint ket da basseal an 'e kent' ar bla** : Et donc maintenant ils ne resteront pas passer le nouvel an *(Skrigneg)* ; **Kar bremañ-touchant oa digoueet an de kent' ar bla** : Car c'était sous peu que le jour de l'an arrivait *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Sete vise skarzhet ar c'hraier a-raog vise 'n de kent' ar bla papred** : On vidait donc les crèches avant le jour du premier de l'an *(Speied)* ; **Deus an de kent' ar bla 'h eemp da wel an heñi kozh a-raog ar re-all** : Au jour de l'an nous allions voir le vieux avant les autres *(Lokmarïa)* ; **Oula ! Ya, ar pi-moc'h alïes vije lahet tro gouel-Nedeleg hag an 'e kent' ar bla** : Oulah ! Oui, on tuait le cochon vers les fêtes de Noël et le nouvel an *(Berrien)*
- **An de-mañ** : Aujourd'hui (sens général) ; **An de-mañ ar vugale gle diskiñ d'o(be)r sort e-bed !** : Aujourd'hui les enfants ne doivent rien apprendre à faire ! *(Skrigneg)*
- **An de-mañ** : Ce matin *(Plouïe)* ; **An de-mañ beure** : Ce matin *(Kallag)* ; **Ni zo bord ar mor, ba Leskon 'bow(e) an de-mañ** : On est à la plage, on est à Lesconil depuis ce matin *(Skrigneg)*
- **An de-mañ-de** : Tel jour ; **Oh ! Med an de-mañ-de yamp d'ar bresel en-dro pé ne voa ket echuet mad ar wech-all !** : Oh ! Mais tel jour nous retournerons à la guerre puisque ce ne fut pas bien terminé la fois dernière ! *(Plonee)*
- **An de pe 'n de** : Tel ou tel jour ; **Fe ! An de pe 'n de vo gwraet bleud gwinizh-tu !** : Ma foi ! On fera la farine de sarrasin tel ou tel jour ! *(Skrigneg)*
- **(d') An de war-lerc'h** : Le jour suivant / Le lendemain ; **Ha yô an de war-lerc'h** : Et c'est parti pour le lendemain *(Berrien)* ; **An de war-lerc'h vijent lakeet !** : On les mettait le jour d'après ! *(Skrigneg)* ; **Hañw oa aet d'an de war-lerc'h** : Il était parti le jour suivant *(Berrien)* ; **Ha goud(e)-se an de war-lerc'h a vije hadet** : Et ensuite le jour suivant on semait *(Berrien)* ; **An de war-lerc'h oa-ñw erro maes** : Le lendemain il arriva dehors *(Landelo)* ; **Deut oa-hañw duzhtu, deut an de war-lerc'h** : Il vint de suite, il vint le jour suivant *(Kolloreg)* ; **Red é dê beañ pad an noñs o taol o ju hag an de war-lerc'h a vênt gwraet** : Il leur faut être pendant une nuit à produire leur jus et le jour suivant elles sont faites *(Skrigneg)* ; **Hag an de war-lerc'h ma vise braw an amzer (a)darre vise ledet (a)darre war ar prad** : Et le jour suivant si le temps était de nouveau beau on l'étalait encore sur le pré (foin) *(Plouïe)*
- **An de war-lerc'h vintin** : Le lendemain matin ; **An de war-lerc'h vintin p'oa divunet** : Le lendemain matin lorsqu'il se réveilla *(Berrien)* ; **(A-)benn vïe digoueet en-dro an de war-lerc'h vintin vïe deut an de** : Pour son retour le lendemain matin le jour était revenu *(An Uhelgoat)*
- **An de warn-ugent a vis-meurzh on bet ba Raon** : Le vingt-et-un mars, je suis allé à Rennes *(Kergrist)*

- **Ar goulou-de** : Le jour *(Pleiben)*
- **Ba *nombr* de mat** : En *nombre* bons jours ; **Ba dow de mat, ar fondês(on) vis(e) daw ob(e)r 'nèi a-raog** : En deux bons jours, il fallait faire le fondement (de la maison) avant *(Lokarn)*
- **Ba mis-mae, glaw bemde zo re, me(d) glaw beb eil-de n'é ket tra-walc'h** : Au mois de mai, de la pluie quotidiennement c'est trop, mais de la plus tous les deux jours ce n'est pas assez *(Kleden)*
- **D'an de-se** ['dese] : Ce jour-là ; **Ha lod n'eont ket (ne)med d'an de-se** : Et certains ne vont que ce jour-là *(Skrigneg)*
- **Da ze** : Au jour de ; **Da ze e int(e)rramant** : Au jour de son enterrement *(Skrigneg)* ; **Me oa ma-hun 'e da ze an nos-Nedeleg** : Moi aussi j'étais seule au jour du réveillon de Noël *(Skrigneg)* ; **Da ze an ent(e)rramant ha da ze an aver(e)nn-ent(e)rramant** : Au jour de l'enterrement et au jour de la messe d'enterrement *(Skrigneg)*
- **De evid de** : Jour pour jour ; **Ha da seizh la de evid de** : Et à sept ans jour pour jour *(Berrien)* ; **Ha d'i bemzeg la, de evid de, oa deut just** : Et pour ses quinze ans, jour pour jour, il vint précisément *(Berrien)*
- **Deuh an de(i)** : Le jour ; **Me labour deuh an dei med pass deuh an noñs** : Je travaille le jour mais pas la nuit *(Pleiben)*
- **Deuh an de + *vb.*** : Du jour où ; **Ha deuh an de oas ganet, goude, p(a) oas ahe, oh ma Doue ! Ahe oa ket droad da douched dit goud(e) ! Toud a viches lesket d'o(be)r !** : Et du jour où tu es née, après, lorsque tu étais là, oh mon Dieu ! Là on n'avait pas le droit de te toucher ! On ne laissait tout faire ! *(Skrigneg)*
- **Kenoñ an deiou !** : On se revoit dans quelques jours ! *(Skrigneg)*
- **Lakad un de** : Fixer une date ; **Hag a oa laket domp un de ha oa laket domp d'un eur-hanter mond d'ar C'hastell-Ne** : Et il nous fixait une date et il nous faisait aller à une heure et demi à Châteauneuf-du-Faou *(Plonee)*
- **Noñs-de** : Une nuit et un jour / Nuit et jour ; **Ya, med ar bleud vise barzh memes-tra ha gôet vise aboe noñs-de raog** : Oui, dedans il y avait quand-même la pâte, elle fermentait depuis la nuit et le jour d'avant *(Ponvel)*
- **Pa'n de** [pɑ̃n'de.] : Toute la journée ; **Troiñ-ha-dizroiñ pa'n de !** : Tourner en rond toute la journée ! *(Plouïe)* ; **Ha chom gwleb pa'n de goud(e)-se !** : Et rester mouillée toute la journée ensuite ! *(Plonee)* ; **Ya, welet ket ? Chom ba'r skoul ar mo(d)-se pa'n de...** : Oui, tu te rends compte ? Rester ainsi à l'école toute la journée... *(Plonee)* ; **Ato pa'n de oblij(et) d'ond da hor(o) ar saout** : Toujours toute la journée obligées d'aller traire les vaches *(Lannedern)*
- **Sklêrijenn an de(i)** : Le lever du jour / L'aurore / La lumière du jour
- **War an de** : De jour / En journée ; **Tost d'i tad pe d'i mamm oh o(be)r un dra mennaket, war an de vijent d'o heul** : Proche de ton père, ou de ta mère faisant quelque chose, de jour ils les suivaient *(Skrigneg)* ; **Mod-all, war an de 'n-om zebrouilhes da basseal 'naoñ d'an heñi gle(v)es konto brezhoneg** : Sinon, en journée tu te débrouillais pour le passer à celui qui tu entendais parler breton *(Poullaouen)* ; **War an de weles ket (a)nê ha deuh an nos n'ês ket da wel an dud kin (e)vel vije gwech-ell** : De jour tu ne les vois pas et le soir tu ne vas pas voir les gens comme autrefois *(Kalaner)*

**DE-HA-BLA** [dea'blɑ.] : [***deiz ha bloaz*** 1732] n.m. ; Anniversaire d'enterrement (service qu'on fait tous les ans pour un mort)

**An de-ha-bla ! Just a-walc'h, ya** : L'anniversaire d'enterrement ! Justement, oui *(Skrigneg)*

**DEBACH / DEPACH** ['deːbəʒ-ʃ] ['depəʒ-ʃ] : [***debag*** 1700] n.f. ; Bouffe / Mangeaille / & par ext. Bide (estomac)

✗ *cf.* : ***boued***

**Un' 'vi(d) an aer ha un' 'vi(d) an depach ! 'Vi(d) 'n estomog** : Un pour l'air et un pour la bouffe ! Pour l'estomac *(Skrigneg)*

**DEBARKAMANT** [debar'kɑ̃mən] : [***divarquemantt*** 1744] n.m. (pl. **debarkamañchou** [debarka'mɑ̃(j)ʃu]) ; Débarquement

**Ar re-s(e) oa dow zevezh war-lerc'h an debarkamant, oagn aet d'ar mêri** : Ils étaient deux jours après le débarquement, ils allèrent à la mairie *(Ponvel)*

**DEBARKAÑ / DIBARKIÑ** [de'barkə] [di'barki] : [***dibarquein*** 1744] vb. ; Débarquer

**Ha pa oa dibarket an Amerikaned oagn deut ahe** : Et lorsque les Américains ont débarqués, ils sont venus là *(Skrigneg)* ; **Ba fin ar Bresel oa pigur oa komañs an Amerikaned de zebark(añ)** : C'était à la fin de la Guerre puisque les Américains commençaient à débarquer *(Kleden)* ; **Ba-lec'h zibark toud an touristed preñsipal 'e ba'n Amerik** : Là où tous les touristes principaux débarquent également en Amérique *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Oh, me(d) digentañ 'n-ur zibark' ba'n Amerik, mé kar(e)t-hou, nin zo dibark' ba un takad powr a-walc'h heñ !** : Oh, mais d'abord en débarquant en Amérique, si vous préférez, nous avons débarqué dans une zone assez pauvre hein ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **D'an Dardanelles oa aet ha pa oagn aet di oa ur bato anglè oa digoueet ene da zigentañ ha hezh oa bet koulet ga'n Turked ha hezh oa 'h o(be)r ar pont dê da zibarkiñ** : Il alla dans les Dardanelles et lorsqu'ils y allèrent, un bateau anglais arriva là au départ et fut coulé par les Turcs, il leur faisait le pont pour débarquer *(An Uhelgoat)*

**DEBARRASS** [deba'ras] : vb. ; Débarrasser / Enlever ses affaires (cf. **dibarrass**)

**DEBER** ['dɛːbər] : [***debraer*** XVI[e]] n.m. ; Mangeur / **DEBERES** [dɛ'beːrəz-s] : [***debreres*** 1500] n.f. ; Mangeuse

- **Deber-bara** ['dɛːbər'bɑːr(a)] : Mangeur de pain (**debréres-vara** [dɛ'beːrəz'vɑːr(a)] : Mangeuse de pain) ; **Un deber's-var', peus kem gwel (aha)noc'h : Teir vichenn-var(a) (e)vid ar si(zhu)n !** : Une mangeuse de pain, tu n'as qu'à voir : Trois miches de pain pour la semaine ! *(Plonee)*
- **Deber grilhed** : Maigrichon ; **Hemañ zo un deber grilhed** : C'est un maigrichon *(Poullaouen)*

**DEBER-E-DRAOU** ['dɛːbər(e/i),drɔw] : n.m. (pl. **deberien-o-zraou** [dɛ'bɛrjəno,zrɔw]) ; Homme qui fait faillite

✗ *syn.* : ***dispigner***

**Daon ! Pinv'ig oa sur 'ha ! Med daon ! Kollet oa ar mo(d)-se ha debet toud i draou, ha vije gwraet deberien-o-zraou deusoute** : Dam ! Certainement qu'il était riche ma foi ! Mais dam ! Il était perdu comme ça et avait mangé tout son capital, on les appelait « des hommes qui font faillite » *(Skrigneg)*

**DEBER-PESKED** ['dɛːbər,peskəd-t] : n.m. ; (surnom du) Héron (oiseau)

✗ *syn.* : ***goukard-klei, heroñ, kerc'hei***

**Sell ! (E)mañ an deber-pesked 'hond (a)darr(e) !** : Regarde ! Le héron est de retour ! *(Skrigneg)* ; **Ar vamm-gozh du-m(añ) a ree « an deber-pesked » deus hezh ! Pugur ar pesked a'h ee gantoñ, houzoh walc'h, heñ vé bord ar rinierou à yedal ar pesked ha ga i hoûg hir** : Ma grand-mère l'appelait « le mangeur de poisson » ! Puisqu'il emportait des poissons, vous savez bien, il est au bord des rivières à guetter les poissons, avec son long cou *(Skrigneg)*

**DEBIÑ / DIBIÑ / DEBO** ['dɛbə] ['diːbi] ['dɛbo] : [vx. br. ***diprim*** ; ***dibriff*** 1499] vb. ; Manger / (fig) Gober / Brûler par le froid / & Dissiper (orage)

✗ *m. dér.* : ***peurzibriñ*** ; *syn.* : *(gober)* ***lonkañ*** ; & *cf.* : ***boued, gard-mañje, pred…***

◆ Brûler (par le froid) ; **Yeot mis-kenver vé debet ga mis-c'hwewrer** : L'herbe de janvier est brûlée par (le froid de) Février *(An Uhelgoat)*

◆ Manger ; **Deb 'ta neu'n !** : Mange donc ! *(Plourac'h)* ; **Debamp hag evamp !** : Mangeons et buvons ! *(Kergrist)* ; **Debet meus tro-walc'h** : J'ai assez mangé *(Pleiben)* ; **Renket dibiñ fr(w)ezh** : Il faut manger des fruits *(Pleiben)* ; **Deb a reen (e)veld ar re-all** : Je mangeais comme les autres *(Plouïe)* ; **Me zo hond da zeb ur hinowad** : Je vais manger une bouchée *(Skrigneg)* ; **Oy ! Mechañs zebo ket 'nê toud !** : Oh ! J'espère qu'il ne les mangera pas tous ! *(Kolloreg)* ; **Hete petra zebes bremañ neuhe ?** : Donc qu'est-ce que tu manges maintenant alors ? *(Berrien)* ; **Ah amañ 'h amp da zibiñ mad !** : Ah ici nous allons bien manger ! *(Skrigneg)* ; **Ah ya ! Ar re-he zeb beb-sort ya hañ !** : Ah oui ! Oui ils mangent de tout hein ! *(Skrigneg)* ; **Petra vé rôet daoñ da zebiñ neuhe ?** : Donc que lui donne-t-on donc à manger ? *(Plonee)* ; **Eo ! Matrehe ma zebechent un hanter-re 'è** : Si ! Peut-être aussi s'ils en mangeaient deux fois trop *(Skrigneg)* ; **Ma ! Ar c'hafe 'ho moien da evañ memes-tra** : Eh bien ! On pourra quand-même boire le café *(Berrien)* ; **Ar re-he a zeb toud ar pezh a vé warnoñ** : Ils mangent tout ce qu'il y a dessus *(Skrigneg)* ; **Me zebon ket ar sort traou-s(e) 'ha(n)on !** : Moi je ne mange pas de ce genre de chose ! *(Plonee)* ; **Daon (e)mout ket 'hond da zeb anaoñ toud !** : Dam tu ne vas pas tout le manger ! *(Plouïe)* ; **Ha da greis-te oa un eur-hanter (e)vid dibiñ** : Et à midi on avait une heure et demie pour manger *(Berrien)* ; **Na sort e-bed : Na da dommañ, na da evañ, na da zibiñ** : Il n'avait rien : ni pour se chauffer, ni pour boire ni pour manger *(Skrigneg)* ; **Eh ! Deb un tamm-all ! Hezh so gwraet 'vi(d) an dra-he !** : Eh ! Mange un autre bout ! Il est fait pour ça ! *(Skrigneg)* ; **Ya ! Élise ra ket vorz petra zeb ! Élise hall deb toud !** : Oui ! Élise ne se tracasse pas avec ce qu'elle mange ! Élise peut tout manger ! *(Skrigneg)* ; **Med a-wechou da-houde pé vije debet pred ha-toud** : Mais des fois pour-lors quand on avait mangé le repas et tout *(Plouïe)* ; **Fessonet fall oa pell-zo, kastïet a na, dibiñ na ree ket** : Elle avait mauvaise mine depuis longtemps, elle avait maigri, elle ne mangeait pas *(Skrigneg)* ; **Magadurezh é pezh a brofit da gorv, pezh a zebes** : La valeur nutritive c'est ce dont ton corps profite, ce que tu manges *(Skrigneg)* ; **Nin ouïe pet(r)a oa mad da zeb' ha pet(r)a oa ket, nin ouïe 'e** : Nous savions ce qui était bon à manger et nous savions également ce qui ne l'était pas *(Plonee)* ; **Bon, debet ho soubenn ha damai a larfoh din petra peus debet** : Bon, mangez votre soupe et tout à l'heure vous me direz ce que vous avez mangé *(Skrigneg)* ; **Pa oa debet ar boñiou ha keme(d) yun d'o(be)r ma ha c'hoant** : Lorsque les bons étaient mangés tu n'avais qu'à faire un jeûne si tu voulais *(Skrigneg)* ; **Med ar bara zo barzh papred ! Neus ket deb i voued (a)nèoñ !** : Mais le pain est toujours à l'intérieur ! Il n'a pas mangé sa nourriture ! *(Kolloreg)* ; **Ah daon ! Me meus ket bet gwraet, meus ket bet gwraet (ne)med dibiñ** : Ah dam ! Moi je n'ai pas fait, je n'ai fait que manger *(Skrigneg)* ; **Me 'ha ma ket debet evid kement-se ! Ma ket bet (ne)med un toullad…** : Je n'avais ma foi pas mangé pour tant que ça ! Je n'avais eu qu'une portion de… *(Skrigneg)* ; **Oh weo ! (A-)benn bremañ heus un tamm naon, un tamm gout da zibiñ !** : Oh si ! Pour maintenant tu as un peu faim, un peu d'appétit pour manger ! *(Berrien)* ; **Pe-sort c'hwezh vad zo ga'r voenn (e)ta, deb a-walc'h a refe tud dram d'ar liw** : Quelle bonne odeur a ce foin dis donc, les gens le mangeraient bien du fait de la couleur *(Plouïe)* ; **Ha kalz neuhe a zebe 'nê mo(d)-se, vij(e) ket red poahañ 'nê na mann e-be(d) !** : Et alors beaucoup les mangeaient comme ça, on n'était pas obligé de les cuire ni rien ! *(Skrigneg)* ; **Ur moman zeban fromaj, pad ur mis pe gis-se ha goude-se un', dow, tri heb dibiñ** : Un moment je mange du fromage, pendant un mois à peu près, et ensuite un, deux, trois (mois) sans (en) manger *(Berrien)* ; **Piche ket debet kalz deus an dra-s(e), paotr-powr, d(a) garg a ra deuzhtu** : Tu n'en mangeais pas beaucoup, mon pauvre, ça te chargeait tout de suite *(Motre)* ; **Ale ! (A-)benn ar fin hemañ oa aet da zibiñ boued assames ga'n heñi-gozh neu'n** : Allez ! Pour finir il partit alors manger avec la vieille *(Landelo)* ; **Ah ! Hezh so ur paotr dirastol ! Heñ zeb toud, heñ neus sort revus (e-)bed !** : Ah ! C'est un garçon facile à contenter ! Il mange tout, il n'oppose aucun refus ! *(Skrigneg)* ; **Triñchin-koukou ha beb-sort toud ! Nin ouïe deb' 'nê hag ar c'hraoñ-douar !** : De l'oseille et de toute sorte ! Nous avions l'habitude d'en manger et les noix de terre ! *(Plonee)* ; **Ya, ur logodenn hag ar muloded oa 'r re-vri-hir, houïet walc'h, ar re-se zebe ket ar c'hazh 'nê !** : Oui, une souris et les mulots étaient ceux au long nez, vous savez bien, ceux-là le chat ne les mangeait pas ! *(Ponvel)* ; **Oh fei hat ! Me zebo ket andouilhenn bemde (aha)non ! Oh me zo hond da dap (a)nèi hat !** : Oh ! Il y a ici une andouille cuite ! Oh ma foi ! Je ne mangerai pas d'andouille tous les jours ! Oh je vais la dérober ma foi ! *(Sant-Wazheg)* ; **Deuet dé zeb' un**

**tamm ganin 'benn kreis-te ! C'hwi 'h ey da zib ga ho tad goud(e)-se ha ho mamm !** : Viens manger un peu avec moi avant midi ! Tu iras manger avec ton père et ta mère ensuite ! *(Kleden)* ; **Oh ! An heñi bihen zo 'ouelañ ! Naon neus – Neus ket, à powes dibiñ (e)mañ ! Kentoc'h é skuizh !** : Oh ! Le petit pleure ! Il a faim ! – Non, il vient de manger ! C'est plutôt qu'il est fatigué ! *(Skrigneg)* ; **Pate vije gwraet i(v)e, med heñ vije dibet vounnus ! Ar pate ha vije red pediñ toud kêr d'ond da fest ar pi-moc'h** : On faisait aussi du pâté, mais on le mangeait rapidement ! Le pâté et il fallait inviter tout le village pour venir à la fête du cochon *(Berrien)* ; **Hag e zebègn ket deus taol (a)ssames ganomp 'nê-gn, med nign nôa 'leizh hoñ c'hov, sè hègn zebè pezh nôagn c'hoant war-lerc'h** : Et ils ne mangeaient pas à table avec nous, mais nous avions le ventre plein, ils mangeaient donc ce qu'ils voulaient après *(Sant-Wazheg)*

- **Ar vorenn-hlas a zeb an harno** : La brume de chaleur dissipe l'orage *(Plouïe)*
- **Dibiñ an eil vri egile** : Se bouffer le nez ; **Ha eürusamant ma gwraet se, kar ar mod-ell oamp bet chom(e)t da zibiñ an eil vri egile ba'h ar feurm bihen amañ gi-m(añ)** : Et heureusement que j'avais fait ça, car sinon nous serions restés nous bouffer le nez dans la petite ferme ici-même *(Lokarn)*
- **Deb ar voutik** : Faire faillite / Bouffer la baraque ; **Daon ! Revinet é, deb' i voutik** : Dam ! Il est ruiné, il a fait faillite *(Skrigneg)*
- **Debet an tontoñ ga'r c'hazh** : L'affaire a coulé (m.à.m. mangé le tonton avec le chat) *(Plouïe)*
- **Deb deus gwalc'h** : Manger à sa faim ; **Hezh zeb deus gwalc'h** : Il mange à sa faim *(Plouïe)*
- **Deb deus lod ar re-all** : Se nourrir sur (les provisions / la part) des autres ; **Deb a reen deus lod ar re-all pad ar bresel** : Je me nourrissais sur les provisions des autres pendant la guerre *(Plouïe)*
- **Deb e arc'hant / Deb i erc'hent** : Bouffer son fric ; **Med debet na i erc'hent kar ar re-se gouste kér** ! : Mais il avait bouffé son fric car ceux-là coûtaient cher ! *(Ponvel)*
- **Dibiñ e vara-gwinizh** : fig. Manger son pain blanc (c-à-d. son capital) ; **Ar reñ-s(e) zebo o bara-gwinizh ahe** : Là ils mangeront leur capitale *(Poullaouen)*
- **Debet e (zijuni / lein / verenn / goan) gantoñ** : Il a pris son (petit-déjeuner / dîner / quatre-heures / souper) *(Plouïe, An Uhelgoat, Skrigneg)* ; **Yann oa 'hond da zib e lein** : Yann allait dîner *(Plonee)* ; **Neuhe pé oamp (é) teb hom lein** : Nous dînions alors *(Plouïe)* ; **N'oc'h ket boas da zibiñ ho mer(e)nn ?** : Vous n'êtes pas habitués à goûter à quatre-heures ? *(Poullaouen)* ; **Bon bremañ 'h amp da zib hon merenn memes-tra !** : Bon on va quand-même manger notre goûté *(Berrien)*
- **Deb(et) mad !** : Bon appétit ! *(Plouïe)*
- **Deb toud e draou** : Bouffer sa quigne / Manger tout son capital ; **Ase neus debet toud, debet toud e draou !** : Là il a tout bouffé, bouffé sa quigne ! *(Motre)* ; **Daon ! Pinv'ig oa sur 'ha ! Med daon ! Kollet oa ar mo(d)-se ha debet toud i draou, ha vije gwraet deberien-o-zraou deusoute** : Dam ! Certainement qu'il était riche ma foi ! Mais dam ! Il était perdu comme ça et avait mangé tout son capital, on les appelait « des hommes qui font faillite » *(Skrigneg)*
- **Dibiñ ga bejer** : Manger avec des baguettes *(Poullaouen)*
- **Dibiñ i retred** : Bouffer sa retraite ; **Kar an hini neus emm da zib i retred neus kemed prenañ keseg !** : Car celui qui a besoin de bouffer sa retraite n'a qu'à acheter des chevaux ! *(Karnod)*
- **Dibiñ meurd a be-moc'h-lard da *ub.*** : Coûter cher en nourriture à *qqn.* (m.-à-m. Manger plusieurs cochons d'engraissement à *qqn.*) ; **Ar re-s(e) neus deb' meurd a be-moc'h-lard demp-ni !** : Ils nous ont coûté cher en nourriture ! *(Speied)*
- **Dibiñ patates bi'n ha patates bras** : Être un peu ric-rac / Vivre chichement (mot-à-mot : Manger des petites patates et des grandes) ; **Ga hezh vé debet patates bihen patates bras alïes** : Il est souvent un peu ric-rac *(Plouïe)*
- **Dibiñ (toud) i draou** : Manger tout son capital / Faire faillite ; **Heñ é debet toud i draou !** : *(Skrigneg)* ; **'Hond da zib i draou (e)mañ** : Il est en train de faire faillite *(Skrigneg)* ; **Ha lod na debet toud o zraou mo(d)-se** : Et certains avaient complètement fait faillite comme ça *(Skrigneg)*
- **En-om zeb** : Se bouffer de l'intérieur ; **Ya, ya, rankent 'n-om zeb, peus kim(ed) soñjal, sell 'n-om lakint d'ev(añ)** : Oui, oui, ils devaient se bouffer de l'intérieur, tu n'as qu'à imaginer, ils se mettaient donc à boire *(Plonee)*
- **Etre poazh ha kri é ar gwellañ da zibiñ** : Mieux vaut avoir de la mesure (mot-à-mot : Entre cuit et cru c'est le meilleur à manger) *(Plouïe)*
- **Hemañ a zebo ket hanter-kant (a)val(d)ou(a)r(e)nn kin** : Il ne mangera plus cinquante patates (il va mourir)
- **Hezh zeb toud ar pezh vé laret daoñ** : Il gobe tout ce qu'on lui dit *(Plouïe)*
- **Hezh a zeb deus toud ar restilli** : Il mange à tous les râteliers *(Plouïe)*
- **Houzh blij dèi deb kig mad** : Elle aime la bonne viande (sex.) *(Plouïe)*
- **Mad da zibriñ** : Bon (-ne) à manger / Comestible ; **Avalou mad da zeb** : Des bonnes pommes à manger *(Plouïe)* ; **Ar fies-fo n'eint ket mad da zibiñ** : Les faînes ne sont comestibles *(Karais)*
- **Ober da ub da zibiñ** : Faire à manger à *qqn.* ; **Bremañ a rafeh daoñ da zibiñ** : Dorénavant vous lui ferez à manger *(Berrien)*
- **Taol da zibiñ** : Table à manger ; **Ya, kich an nor, daon 'vat ya ! Hag an daol da zibiñ oa dreñw ar speur(e)nn** : Oui, à côté de la porte, ah oui ma foi ! Et la table à manger était derrière la cloison *(Lokmarïa)*
- ***ub.* vé debet traou daoñ ba *utb.*** : Les choses de *qqn.* sont mangées *qqpart* ; **Chañ-Maï vïe debet patates daoñ ba'r park, yeo ! Ha na klask(et) goûd ga pet(r)a vïent debet 'è…** : Les patates de Jean-Marie sont mangées dans le champ, si ! Aussi il chercha à savoir par quoi elles étaient mangées… *(Poullaouen)*

**DEBLOKAÑ** [de'blɔkə] : vb. ; Débloquer

**Sete 'bénn-neuhe ar roud vïe debloket, digasset-maes ha lakeet lard ba'n tu-s(e)** : Donc pour-lors la roue était débloquée, enlevée et on mettait de la graisse sur ce côté-là *(Laz)*

**DEBORDAÑ** [de'bɔ.rdə] : [***diborda*** 1872] : vb. ; Déborder

✗ *syn.* : ***dileuñiañ*** ; & *cf.* : ***digoueo war***

**Dileuñiet, ya, an dra-s(e) oa pé zebordè an dour pet(r)a ! Pé zebordè ar wazh pet(r)a !** : « Dileuñiet », oui, c'était lorsque l'eau débordait quoi ! Lorsque le ruisseau débordait quoi ! *(Kareis)*

**DEBOWE** [də'bɔwə] : ad. / prép. ; Depuis (cf. **dibaoe**)

**DEB-RÈR** [deb'rɛːr] : n.m. ; Éternel insatisfait

**An heñi vé ket kontant gwech e-bed neuhe vé dalc'h-mad 'klask o(be)r gi-mañ, 'klask o(be)r mo(d)-se, hezh zo un deb-rèr vé laret** : Celui qui n'est alors jamais content, cherchant constamment à faire comme-ci, cherchant à faire comme ça, on dit que c'est un éternel insatisfait *(Plouïe)*

**DEBRON** ['dɛ̀ːbrɔn] ['dɛ̀ːbən] : [***debruan*** 1499 ; ***debronn*** 1633] n.m. ; Démangeaison

✗ *syn.* : ***derbod*** ; & *cf.* : ***krabotañ***

**DEBUTIÑ** [de'byti] : vb. ; Débuter

✗ *syn.* : ***demarriñ, komañs, krog, lañsañ***

**Ah ! Nin nôa gwerzhet 'nê hag namp hadet war-lerc'h 'benn oa hadet ar bla(v)ezh war-lerc'h, setou ar mod-se 'n-heñi neump bet debutet ga'n aval-douar** : Ah ! Nous les avions vendues et nous les avions ensuite semées dès qu'on avait semé l'année suivante, c'est donc comme ça que nous avons débuté dans la pomme de terre *(Sant-Wazheg)*

**DECHOMEUS** [deʃomøz] : n.f. (pl. **-ou** [deʃo'mø.zu]) ; Déchaumeuse

**War-lerc'h ar bresel oa deuet dechomeusou, ar re-he na tri pe be(va)r souc'h, tammou traou vihen ahe da zechomiñ** : Les déchaumeuses sont apparues après la guerre, elles avaient trois ou quatre socs, des tout petits trucs là pour déchaumer *(Ponvel)*

**DECHOMIÑ** [de'ʃo.mi] : vb. ; Déchaumer

**Me(d) gwech-ell vis(e) ket dechomet 'è** : Mais autrefois on ne déchaumait pas non-plus *(Ponvel)* ; **Troiñ an douar da vreino, pass gwal don, dechomiñ just didan ar yeot** : Défricher la terre, pas très profondément, déchaumer juste sous l'herbe *(Ponvel)*

**DEC'H** [dex-h] : [***dech*** 1499] ad. ; Hier / Jadis

✗ *cf.* : ***gwech-all***

◆ Hier ; **Dec'h oa tud Quénéquen hañ !?** : Hier y avait du monde à Quénéquen hein !? *(Skrigneg)* ; **Dec'h oa c'hwec'h la ha dow-ugent oa interret ma mamm** : Hier ça faisait quarante-six ans que ma mère fut enterrée *(Ponvel)* ; **Ah ! Me meus gwelet traou hañ ! Ya, traou ha n'int ket aes... Kaoud a ra din-m(e) la oa dec'h c'hoazh !** : Ah ! Moi j'ai vu des choses hein ! Oui, des trucs pas faciles... J'ai encore l'impression que c'était hier ! *(Ponvel)*

◆ Jadis ; **Un dra vije laret dec'h oa drol 'è** : Une chose, que l'on disait jadis, était singulière également *(Skrigneg)* ; **Aneet meus ar proïbissïon, laret ar *régime sec* deuhoutoñ dec'h** : J'ai connu la prohibition qu'on appelait jadis le régime sec *(Ar C'hastell-Ne)*

- **Dec'h da greis-te** : Hier midi ; **Ya, me ma gwraet, me ma bet dec'h da greis-te** : Oui, j'ai fait, j'ai eu hier midi *(Skrigneg)*
- **Dec'h d'abard'hê** : Hier en début de soirée *(Poullaouen)*
- **Dec'h da nos** : Hier soir ; **Pass dec'h da nos, an de raog** : Pas hier soir, le jour avant *(Skrigneg)*
- **Gis ma vé dec'h** : Comme si c'était hier ; **Hag un de(v)ezh, meus choñj mad (e-)gis ma vé dec'h sè !** : Et un jour, je m'en rappelle comme si c'était hier ! *(Sant-Wazheg)*

**DEFILAÑ** [de'fiːlə] : vb ; Défiler

**Ha na defilet ba bourc'h Kergloff** : Et il avait défilé au bourg de Kergloff *(Kergloff)*

**DEFORMAÑ** [de'fɔrmə] : vb. ; Déformer (cf. **diformiñ**)

**DEFOT / DEFO** ['defo(d-t)] : [***deffault*** 1464] n.m. ; Défaut

✗ *m. comp.* : ***a-zefot, e-defot*** ; *syn.* : ***faot, si***

**Boñ beñ (e-)skeud-se mad oa toud an traou-se, med plij a ree ar merc'hed koant daoñ (iv)è hañ ha se n'é ket un defo é !** : Bon parallèlement à ça tout ça c'était bon mais, il aimait également bien les belles femmes et ça n'est pas un défaut *(Plourac'h)*

**DEG** [de(:)g-k] : [vx. br. ***dec***] nombre. ; Dix

✗ *cf.* : ***unneg, dowzeg, trizeg…***

**Deg mil lur** : Dix mille francs *(Landelo)* ; **Deg eur just** : Dix heures pile *(Landelo)* ; **Deg kwenneg** : Dix sous *(Plouïe)* ; **Beteg e zeg la** : Jusqu'à ses dix ans *(Berrien)* ; **A-wechou vïe rôet deg lur** : Parfois on donnait dix francs *(Plouïe)* ; **Set an dra-he ra deg-all da-heul** : Ça en fait donc dix autres à suivre *(Plouïe)* ; **Ha kontañ a ra da-beked deg** : Et il compte jusqu'à dix *(Berrien)* ; **Ba ur feurm vije naw pe deg (a) geseg** : Il y avait neuf ou dix chevaux dans une ferme *(Skrigneg)* ; **Hag e-se chom deg liur ganen eviton** : Et donc il me reste dix francs pour moi *(Sant-Hern)* ; **Deg pugwal vihen / Deg (a) vugwale vihen** : Dix petits enfants *(Plouïe)* ; **Meus kime pevar bugwal ha deg (a) vugwale vihen** : Je n'ai que quatre enfants et dix petits enfants *(Plouïe)* ; **Ne oan kemed deg la hag visen laket da labourad** : Je n'avais que dix ans et on me faisait travailler *(Berrien)* ; **Ahe zo voien da gousked deg, n'é ket pemp é !** : Là on peut en coucher dix, et non cinq ! *(Skrigneg)* ; **Med, me meus kemed deg metr d'o(be)r ahe his-se 'e** : Mais, moi je n'ai que dix mètres à faire là comme ça aussi *(Skrigneg)* ; **Ar re vïe 'tiwoull ar saout, dé zeg eur (a-)wechou teuemp da zeb un tamm bar(a) da ti ar ferm** : Ceux qui gardaient les vaches, à dix heures parfois nous venions manger un bout de pain au logis de ferme *(Sant-Wazheg)*

- **Bara deg-eur** : Collation de dix heures (m.à.m. pain de dix heures, cf. **gortosenn**) ; **Ale ! Bar' deg eur zo 'tigoueo !** : Allez ! La collation de dix heures arrive ! *(Pleiben)* ; **Ar « hortosenn », bet meus bet kleet, me(d) amañ vé lar(e)t « bar' deg eur », 'tro deg eur vije ar vestres an tïegezh hag a teue gad ur paner da zigass(e)d, justamant, bar' deg eur ba'r park** : La « gortosenn », j'ai eu entendu, mais ici on dit « bara deg eur » (le pain de dix heures), vers dix heures la maîtresse de maison venait munis d'un panier pour apporter, justement, la collation de dix heures au champ *(Pleiben)*

**DEGA** [dega] : n. ; (des) Dégâts

**Med ar re-he ra dega ha loustoni !** : Mais ceux-là font des dégâts et de la saleté *(Plouïe)*

**DEGAJIÑ** [de'gɑ:ʒ(i)] : vb. ; Dégager

✗ *cf.* : ***kass udb. kuit, taol***

**Pass chom ba'r vourc'h ! Degaj' toud !** : Ne restez pas au bourg ! Dégagez tous ! *(Kleden)* ; **Greun linad a vije poahet ha laket in tomm war da vruched ah(e) blam da zegajiñ** : De la graine d'ortie était cuite et on te la mettait là toute chaude sur la poitrine pour te dégager *(Skrigneg)* ; **Me(d) 'benn oain mouss ah(e), ar re-h(e) vïe tapet ahe, 'benn vïent deut peus-kozh, ale ! Poent é degaj' !** : Mais quand j'étais môme là, on les attrapait là, quand elles étaient devenues relativement vieille, allez ! Il est temps de dégager ! *(Laz)*

**DEGISAÑ / DIGISAÑ** [de'gi:zə] [di'gi:zə] : [***déguisa*** 1659] vb. ; Déguiser

**Hag me lar dit ha' oamp degiset, oa lak(et) ur wiskamant demp ha golôet oa hom zreid hag hom venn, vij(e) ket gwel(et) (ne)med hom dowlagad !** : Et je peux te dire que nous étions déguisés, on nous avait mis un uniforme et recouvert nos pieds et nos têtes, on ne voyait que nos yeux ! *(Skrigneg)* ; **Ur wakol vise laket d'ar c'heseg ha vise laket lïen d'o(be)r an dro d'o bruched ha d'o skoaiou, kuit dê da vloñsiñ 'nê ha goud(e)-se vise laket un dro-goat… Oh ! Ar re-h(e) vise digiset heñ !** : On mettait un « gwakol » aux chevaux et on mettait un lien pour faire le tour de leur poitrine et de leurs épaules, pour éviter qu'ils ne se meurtrissent et ensuite on mettait une attelle de bois… Oh ! Ils étaient déguisés hein ! *(Brennilis)*

- **Bal-degiset** : Bal costumé ; **Bal-degiset vije** : Il y avait un bal costumé *(An Uhelgoat)*

**DEGOUPÏAÑ** [degou'pijə] : vb. ; Dégoupiller

**Degoupïet na ar hreunadenn** : Il avait dégoupillé la grenade *(An Uhelgoat)*

**DEHAN** ['de.hᵊn] : [***ehan*** 1575] n.m. ; Arrêt / Cesse

✗ *syn.* : ***dihan***

**Ya hag pa vijer 'waskañ 'naoñ neuh(e), trankil-trankil, mod-all ma rees ta-ta-ta-ta-ta heb dehan, heb dehan ! Flak ! Vïe vreg(et) an dorchenn ! Sete goude chome ar jistr e-barzh !** : Oui et alors lorsqu'on la pressait, tout tranquillement, sinon si faisait ta-ta-ta-ta-ta sans cesse, sans cesse ! Flac ! La motte était déchirée ! Donc après le cidre restait à l'intérieur ! *(Skrigneg)*

**DEJA** [deʒa] : ad. ; Déjà (cf. **dija**)

**DEKALOTAÑ** [deka'lɔtə] : vb. ; Décalotter

✗ *cf.* : ***didokañ***

**Hezh neus ket dekalotet c'hoazh !** : Il n'a pas encore décalotté ! (il est encore puceau) *(Plouïe)*

**DEKLARAÑ / DEKLARIÑ** [de'klɑ:rə] [de'klɑ:ri] : vb. ; Déclarer

✗ *syn.* : ***disklêriañ***

**Da-houde, pé oa deklaret ar bresel** : Ensuite, lorsque la guerre fut déclarée *(An Uhelgoat)* ; **Beñ (e)mon kerzh d'ar bresel, ar re-se zo deklaret ar bresel hag etresse** : Bon je marche à la guerre, ils se sont déclarés la guerre entre eux *(Plonee)* ; **Setu an de war-lerc'h oa red mond da bek(ed) ar mêri da zeklariñ 'n (hi)ni vihen** : Donc le jour suivant, il avait fallu aller jusqu'à la mairie pour déclarer la p'tite *(Skrigneg)*

**DEKOMPOSIÑ** [dekɔ̃m'po:zi] : vb. ; Décomposer

✗ *cf.* : ***breinañ***

**Ne oar ket kap da zekomposiñ an dra-mañ** : On n'était pas capable de décomposer ça *(Plourac'h)* ; **Oa ket den e-bed kap da zekomposiñ un dañs** : Il n'y avait personne capable de décomposer une danse *(Plourac'h)*

**DEKÔNIÑ / DIKÔNIÑ** [d(e/i)'koːni] : [***dekoni*** 1910] vb. ; Déconner

**Pet(r)amant n'é ket me zo mad ? Tost a-walc'h oñ daoñ ? Klê(d) a res 'ha(n)on ? Dikôniñ ra ?** : Ou-bien c'est moi qui ne suis pas bien ? J'en suis assez proche ? Tu m'entends ? Ça déconne ? *(Plourac'h)*

**DEKORIÑ / DIKORIÑ** [de'koːri] [di'koːri] : [***decori*** 1732] vb. ; Décorer

**Blam a vïe da zikoriñ o boutailh** : C'est pour décorer leur bouteille *(Skrigneg)* ; **Ba'r chatoiou ha'n traou zo sort-se bord ar stankou-dour, vé laket sort-se da zikoriñ** : Il y en a des comme ça dans les châteaux et autres au bord des étangs d'eau, on les met comme ça pour décorer *(Pluskelleg)*

**DEKOUPAÑ** [de'kupə] : [***decoupaff*** 1499] vb. ; Découper

✗ *syn.* : ***troc'hañ***

**Tammou chournal(ou) vïe dekoupet hag ur ouest-sukr vïe tap(et) ha heñ oa ar port-moni !** : Quelques journaux étaient découpés et on choppait une boîte à sucre, c'était le porte-monnaie ! *(Plonee)*

**DEKRÏAÑ / DIKRÏAÑ** [de'krijə] [di'krijə] : [***decriaff*** 1557] vb. ; Décrier

**Ar mod-se ouïe an dud badinañ 'tresse ha c'ho(a)rzhin ha kemer plijadur ha dikrïañ an dud 'vel-just, pugur amañ hi-mañ oa memes-mod 'vid ba lec'h-all !** : Ainsi les gens avaient l'habitude de plaisanter entre eux, de rire, de prendre du plaisir et de décrier les gens bien sûr, puisque c'était pareil ici qu'ailleurs ! *(Lannedern)*

**DEL** [del] : [***del*** 1557] coll. (sing. **-ienn** ['deljən] & pl. **-iou** ['delju] ['deʎu] **-iow** ['deljɔw]) ; Feuillage / Flocon (neige)

✗ *m. dér.* : ***deliowenn*** ; *syn.* : *(feuillage)* ***fouilhe*** *(flocon)* ***fulaj, fulenn***

**Hag a ragn leun a zeliou** : Et ils font plein de feuilles *(Skrigneg)* ; **Ken oa koueet deliou ar gwe ga'r grijil** : Au point que les feuilles étaient tombées par la grêle *(Poullaouen)* ; **Deut é añves deliou ar gwe war ar park** : Les feuilles de l'arbre sont trop avancées sur le champ *(Plouïe)* ; **Glô a ree ga deliou erc'h neuhe d'ar his-se** : Il pleuvait mêlé de flocons de neige à cette époque-là *(An Uhelgoat)* ; **(A-)benn teue an nev-amzer, (a-)benn teue deliou ba'r gwe en-dro** : Quand venait le printemps, quand les arbres retrouvaient leurs feuilles *(Landelo)* ; **Hag a'h efes ar mod-se in chort ha dindan oa *un collant* ga deliou !** : Et tu irais ainsi en short et il y avait dessous un collant avec des feuilles *(Skrigneg)* ; **Ha koulskoude zo deliou braw ha toud ganin ha ragn sort e-bed amañ !** : Et j'ai pourtant de belles feuilles et tout et ils ne sont rien du tout ici ! *(Skrigneg)* ; **Heñ oa ur blantenn gwer mo(d)-se, ree keme(d) deliou ha neuhe gwrïou !** : C'était une plante verte comme ça, elle ne faisait que des feuilles et alors des racines ! *(Skrigneg)* ; **Ta-hi heget da rastellad ar harzh dre-as(e) (e)vid kaoud man hag neu'n deliou marw** : Elle devient obligée de râteler la haie par là pour avoir de la mousse et donc des feuilles mortes *(Motre)* ; **Ya, deliou bras, memes-(hi)ni 'è ha re ga o strilhou deut mer'n ahe toud barzh 'è** : Oui, de grandes feuilles, c'est le même aussi et ceux dont les filets sont aussi devenus tout jaunes là à l'intérieur *(Pluskelleg)* ; **Dastum deliou ba'r brouskoajou (e)vid o(be)r goujil da lakad dindan ar loned** : Ramasser des feuilles dans les halliers pour faire de la litière pour mettre sous les bêtes *(An Uhelgoat)* ; **Me(d) nom daole un delienn ba'n toull-karr, ba'r c'hreier vïe gwraet 'è, ba'n oto, bennïañ ar beus** : Mais nous jetions une feuille dans l'entrée du champ, on le faisait aussi dans les crèches, dans la voiture, bénir le buis *(Laz)* ; **Ha goude bassees anê ba'h an dour ahe his-se, sete neuhe chom toud an tammou deliou hag an traou 'e…** : Et après tu les passes là comme ça dans l'eau, alors il reste donc toutes les petites feuilles et tout… *(Skrigneg)* ; **Tap teir delienn, un' da peb tra, ga tri plantenn : Melañjañ 'nê, flas(tr)añ 'nê mo(d)-se ha soulaj-hè ar *piqûre*** : Prendre trois feuilles, une contre chaque chose, avec trois plants : Les mélanger, les écraser comme ça et elles soulageaient la piqûre *(Laz)* ; **Heñ vije ar c'hole hag ar veuc'h neuhe vije (a)n (hi)ni-all (iv)e, an hini vije sterd c'hoazh he deliou ba'n awal-pin** : Lui c'était le taureau et alors la vache c'était l'autre aussi, celle dont les feuilles étaient encore dures dans la pomme de pin *(Skrigneg)* ; **Pé na tap(et) ar panerad sivi-se oa aet-kuit gantoñ ha oa aet da guz 'nèoñ ba ar vered, lakeet un neubeud deliou warne ha goude oamp aet d'ar skoul !** : Lorsqu'il chopa ce panier de fraises, il partit et alla le cacher au cimetière, quelques feuilles mises dessus et après nous partîmes à l'école ! *(Ar Fouilhez)* ; **C'hoa(r)i krog-raden, sete vïe gwraet krog ha vïe troc'het ar rad(e)n ha an deliou deusoute ha vïe lesket ar c'hrog ar mod-se ha dow grog d(a) (e)n-om grog ar mod-se hag an heñi vïe torret da zigentañ hag a honee** : Le jeu du crochet de fougère, on faisait donc un crochet et on coupait les fougères ainsi que leurs feuilles et on laissait le crochet comme ça et deux crochets de s'accrocher comme ça et celui qui était cassé le premier gagnait *(Lokmarïa)*

- **A(v)el zo da zistroñsañ an deliou, damai(g) vo glô** : Il y a du vent qui retroussent les feuilles, tout à l'heure il va pleuvoir *(Plouïe)*

**DEL'** [dɛl : imp. ; Tiens ! (cf. **dalc'hen**)

**DELC'H** [dɛlx-h] : n.m. ; Tenue (cf. **dalc'h**)

**DELC'HEN** ['dɛlhən] : vb. ; Tenir / Garder / Continuer / Détenir (cf. **dalc'hen**)

**DELC'H-MAD** [dɛlh'mɑːd-t] : ad. ; Constamment / Continuellement (cf. **dalc'h-mad**)

**DELIKAD / DILIKAD** [de'likəd-t] [di'likəd-t] : [***delicat*** XVIᵉ] ad. ; Agile / Délicat (-e) / Exquis (-e) / Raffiné (-e)

✗ *syn.* : *(agile)* ***gweñwn, mewr*** *(délicat)* ***lip-e-baw, milzin*** *(exquis)* ***c'hweg***

◆ Agile ; **Med d'ar poent-se oamp delikad sell !** : Mais à cette époque-là nous étions agiles tiens ! *(Skrigneg)* ; **Ha, med pegur oamp delikad vïemp ken-ha-kén ar re-all war ar yêr (evi)d-afer-se !** : Et mais, puisque nous étions agiles, nous étions comme tous les autres sur la maison pour autant *(Skrigneg)*

◆ Délicat (-e) ; **Med an dra-he oa dilikad d'o(be)r hañ !** : Mais c'était délicat à faire hein ! *(Skrigneg)* ; **Ur c'harr ar mo(d)-s(e) oa delikad d'o(be)r heñ !** : Une charrette comme ça, c'était délicat à faire hein ! *(Kareis)*

**DELIOWENN** [del'jɔwən] : [***deliàuèn*** 1790] n.f. ; Feuille

✗ *cf.* : ***del, feuilhenn***

**DELUN** [de'ly:n] : ad. ; (ce) Lundi (qui vient) (cf. **dilun**)

**DEMARRIÑ / DIMARRIÑ** [de'ma.ri] [di'ma.ri] : [***demarriñ*** 1992] vb. ; Démarrer

✗ *syn.* : ***debutiñ, komañs, krog, lañsañ***

**Un tamm aku mod-se da zemarriñ 'nê** : Un petit accu comme ça pour les démarrer *(Skrigneg)* ; **An dra-he da kompren(e)t oa sañset da zimarriñ !** : Ça il avait compris qu'il était censé démarrer ! *(Skrigneg)* ; **Sell mamp demarr't ar bla kentañ ga pemp ha hanter-kant beuc'h-laezh** : Nous avions donc démarré la première année avec cinquante-cinq vaches laitières *(Lokarn)* ; **Da zimarriñ visent ga koat ha da-houde pe vise partïet ar re-mañ oa kimed mouded toud** : Pour démarrer ils étaient avec du bois et ensuite lorsque ceux-ci sont partis, il n'y avait que des mottes de tourbe *(Brennilis)* ; **Kontant oa ar patroñ ha nin oa 'e, pigur namp gallet demarriñ ar mod-se** : Le patron était satisfait, tout comme nous, puisque nous avions pu démarrer ainsi *(Sant-Wazheg)* ; **Hag a vis(e) pil(et) ar lann gad hom moteur-essañs, aessac'h oa deja ! Pé zemarrè ar moteur ! Wechou zemarrè ket...** : Et on concassait l'ajonc munis de notre moteur à essence, c'était déjà plus facile ! Quand le moteur démarrait ! Des fois il ne démarrait pas... *(Kergloff)*

**DEME** ['de:me] : n.m. ; Mariage / Fiançailles (cf. **dime**)

**DEMEIÑ / DEMÉ** [de'mɛj] [de'me:] : vb. ; (se) Fiancer / n.vb. Fiançailles (cf. **dimeiñ**)

**DEMESELL / DIMESELL** [de'me:zəl] [di'me:zəl] : [***demesel*** 1499 ; ***dimezel*** 1877] n.f. (pl. **-ed** [d(e/i)me'zɛləd-t]) ; Demoiselle

**An douar oa da an dimesell De Quélen** : La terre appartenait à la demoiselle De Quélen *(Lokarn)* ; **Memes ouïer war re an demeselled hag an intronésed, pe oa un tamm penvidig pe oa ket, pugur vije laket boulousennou** : On savait même sur ceux des demoiselles et des dames, quand elles étaient riches ou non, puisque on mettait des pièces de velours *(Skrigneg)*

➢ **Doworn-dimesell** : Des mains de demoiselles (fines) ; **Hemañ neus un doworn-dimesell** : Il a des mains de demoiselles *(Plouïe)*

**DEN** [de:n] [dẽ:n] : [***den*** 1499] n.m. (**an den** [ɑ̃n'de:n] *la personne* **un dèn** [ɔ̃n'dɛn] *une personne*) ; Personne / Personnage / Individu / Être humain / **AN NEN** [ɑ̃-ne:n] : On (personne indéterminée)

✗ *m. comp.* : ***gwal-dèn*** ; & *cf.* : ***tud***

◆ On ; **Ga labourad erro an nen** : On réussit par le travail *(Berrien)* ; **Cherr labourad ra an nen traou-all** : Tout en travaillant on fait autre chose *(Berrien)* ; **Red d'an nén mond ga i hent 'vel gall !** : On doit tracer sa route comme on peut ! *(Plourac'h)* ; **Oh ya ! Hag anev ket 'n nén 'nê toud a'ha** : Oh oui ! Et ma foi on ne les connais pas tous ! *(Skrigneg)* ; **Drol é an traou toud 'ha ! Ken na gompren ke(t) 'n nén mann e-bed kin !** : Tout ça est étrange ma foi ! Si bien qu'on ne comprend plus rien du tout ! *(Skrigneg)* ; **Pitoiabl é memes-tra gwel pa 'h a an nen da joñjal pe-naos oa teusk an traou** : Si ce n'est pas pitoyable de voir quand on pense comment c'était chiche *(Skrigneg)* ; **Ha sete me oa deut hardi mechañs, pé vé daw d'an nen d'ond teu a-walc'h !** : Et j'étais donc sûrement devenu hardie, quand il le faut on le devient bien ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ha pé wel an nén neuhe pe-naos (e)ma kont barzh Paris ! Ha negn ket gwelet biskoazh kemend-all !** : Et lorsqu'on voit alors comment ça se passe à Paris ! Ils n'en ont jamais vu autant ! *(Skrigneg)*

◆ Personne / Individu ; **Dow zèn** : Deux hommes *(Berrien)* ; **Ped den ?** : Combien de personne ? *(Pleiben)* ; **Un dèn ouesk** : Une personne aimable *(Berrien)* ; **Un dèn reud** : Un personne trapue *(Berrien)* ; **An den just** : La bonne personne *(Berrien)* ; **Un dèn blok(us)** : Une personne généreuse *(An Uhelgoat)* ; **Un dèn didress** : Une personne sans allure *(Poullaouen)* ; **Un dèn gouèr** : Une personne timide *(Plouïe)* ; **Un dèn tàer** : Une personne autoritaire *(Plouïe)* ; **Un dèn taragn** : Une personne grognon *(Poullaouen)* ; **Un dèn dichikan** : Une personne qui ne fait pas d'histoires *(Poullaouen)* ; **Un dèn malzeieg** : Une personne moche *(Plouïe)* ; **Un dèn kaled** : Une personne costaude *(Berrien)* ; **Un dèn bloc'h** : Une personne entière *(An Uhelgoat)* ; **Un dèn rigolo !** : Une personne rigolote ! *(Skrigneg)* ; **Un dèn diboan** : Une personne facile *(Poullaouen)* ; **Un dèn pizh** : Une personne économe *(Plouïe)* ; **Un dèn pennadus** : Une personne versatile *(Kergrist)* ; **Un dèn skoanet** : Une personne atrophiée *(Poullaouen)* ; **Un dèn yell** : Une personne affaiblie *(Plouïe)* ; **Un dèn faoss** : Une personne fourbe *(Kergrist)* ; **Un dèn (h)uset** : Une personne usée *(Plouïe)* ; **Un dèn kiri(v)us** : Une personne curieuse *(Skrigneg)* ; **Un dèn russ-fall** : Une personne à mauvais caractère *(Kolloreg)* ; **Un dèn a-zoare** : Un homme de bonne manière *(Berrien)* ; **Un dèn a(m)baf** : Une personne lente *(Pleiben)* ; **Un dèn mastok** : Une personne mastoc *(Poullaouen)* ; **Un dèn divag** : Une personne mal nourrie *(Kergrist)* ; **Un dèn moan** : Une personne mince *(Plouïe)* ; **Un dèn fur** : Une personne sage *(Plouïe)* ; **Un den dirastol** : Une personne facile à contenter *(Poullaouen)* ; **Un dèn brusk** : Une personne impétueuse *(Plouïe)* ; **Un**

**dèn bras** : Une personne grande *(Plouïe)* ; **Un dèn frañ, sklêr** : Une personne franche, claire *(Plouïe)* ; **Mon den mad** : Mon bon gars *(Skrigneg)* ; **Powr-kaezh den** : Pauvre gars *(Skrigneg)* ; **Un dèn paked mad** : Un homme bien monté *(Poullaouen)* ; **Dinatur é deus an den** : Ce n'est pas naturel pour l'être humain *(An Uhelgoat)* ; **Biskoazh den neus gwelet** : Personne n'a jamais vu *(Poullaouen)* ; **Ur wanadenn dèn** : Une personne de grande faiblesse *(Poullaouen)* ; **Hezh zo un dèn aketus** : C'est quelqu'un de méticuleux *(Plouïe)* ; **Hezh zo un dèn kapat** : Il travaille super bien *(Plouïe)* ; **Hezh zo un dèn klei** : C'est une personne gauche *(Plouïe)* ; **Hezh zo un dèn didu** : Il n'est pas doué de ses mains / Une personne sans aucune allure *(Plouïe)* ; **Un dèn hag a n'é ket plom-plom** : Une personne qui n'est pas fute-fute *(Skrigneg)* ; **Hezh zo un dèn dorned-mad** : Il est doué de ses mains *(Plouïe)* ; **Un dèn dispar ma keret** : Une personne exceptionnelle si vous préférez *(Plouïe)* ; **Hemañ zo un dèn divusul** : C'est une personne sans aucune mesure *(Poullaouen)* ; **Hemañ zo un dèn tuep** : C'est une personne adroite *(Plouïe)* ; **Un dèn laosk un tamm** : Une personne un peu molle *(Plouïe)* ; **N'out ket kin un dèn-fïañs** : Tu n'es plus une personne de confiance *(Plouïe)* ; **Un dèn diduet ha feneant** : Une personne sans prédisposition et fainéante *(Lokmarïa)* ; **Un dèn ha zo derc'h ennoñ** : Quelqu'un qui a du cœur *(Poullaouen)* ; **C'hwi zo un dèn ho-hun (iv)e ?** : Vous êtes aussi un enfant unique ? *(Sant-Wazheg)* ; **Hezh zo un dèn amp war e voued** : Il a un bon coup de fourchette *(Plouïe)* ; **Un dèn ha' vise ket gwraet mad** : Une personne qui était mal charpentée *(Plouïe)* ; **Pass un dèn libr ! Pass un dèn kap !** : Pas quelqu'un de parfait ! Pas quelqu'un de capable *(Ponvel)* ; **Hezh so un dèn rik, un dèn eñwn** : C'est une personne probe, une personne droite *(Plouïe)* ; **Te zo un dèn dic'hoant, ur stêner !** : Tu es une personne veule, un traînard ! *(Poullaouen)* ; **Hemañ neus un hanter-re labour evid un dèn** : Il a bien trop de travail pour un seul homme *(Plouïe)* ; **Ah ! Ahe (e)ma ma deñn ! Ya ha hemañ é ma hañi !** : Ah ! Il est là mon homme ! Oui c'est celui-là *(Landelo)* ; **Neant ! Un dèn ha' ree ket kalz tra oa neant !** : Nulle ! Une personne qui ne faisait pas grand-chose était nulle ! *(Poullaouen)* ; **Ar lardi(g)enn-mañ zo ur gravadenn dèn** : Ce mouchard ci est un gredin *(Poullaouen)* ; **Hezh zo ur rostadenn, un tamm dèn bihen-rosted !** : C'est un gringalet, un petit gars (tout) rabougri *(Skrigneg)* ; **Un dèn arboell bad kem(ed) pedir eur war'n-ugent** : Une personne qui sait ménager sa monture ne tient que vingt-quatre heures *(Laz)* ; **Gast ! Ma ta heñzh maes en-dro n'onn ket pe-sort sistem den oa heñzh** : Putain ! S'il ressort je ne sais pas quel genre de type c'était *(Landelo)* ; **Kar an hini ouïe ket ev(añ) ur bann'h gwech-all oa ket un dèn a oa !** : Car celui qui ne savait pas boire un verre autrefois n'était pas un homme ! *(Plourac'h)* ; **Hezh zo un dèn dïamzeret, an dra-he zinifi « passeet e amzer » ma keres** : Ce type est dépassé, ça signifie qu'il est « hors-jeu » si tu préfères *(Plouïe)* ; **N'ouzon ket pe-sort sistem den oa-hañw, ma'hat oa-hañw un tammig…** : Je ne sais pas quel genre de type il est, il était probablement un petit peu… *(Landelo)* ; **Un dro-lar eñdieñ lar « 'benn ra kalz koat an deñn gwenn, vé kal(e)d ar goañw ! »** : Une expression indienne dit « quand l'homme blanc fait beaucoup de bois, l'hiver est rigoureux ! » *(Kleden)* ; **An heñi a vise douss ha trankil ha amzer daoñ, pass buan ma keres, vïe gwraet « un dèn pouer » deusoutoñ** : Celui qui était doux et tranquille, qui prenait son temps, pas rapide si tu préfères, on disait de lui que c'était un mou *(Plouïe)*

- **Den-all e-bed** : Personne d'autre ; **Mechañs vin ket jenet ga den-all e-bed kin !** : J'espère que plus personne d'autre ne me gênera ! *(Landelo)*
- **Den an ti** : L'homme de la maison ; **Hezh é ar yontr, hezh é den an ti ma'keres, un dèn a vé respektet** : C'est le tonton, c'est l'homme de la maison si tu préfères, une personne respectée *(Plouïe)*
- **Den e-bed** : Personne (aucun) ; **Mod-se den e-be(d) ouïe** : Comme ça personne ne savait *(Skrigneg)* ; **Ha na ket gwel(et) den e-be' war i hent** : Et il n'avait vu personne sur son chemin *(Berrien)* ; **N'on ket bet (é) terc'hen dorn den e-bed barzh an isoloar** : Je ne suis jamais allé tenir la main de qui que ce soit dans l'isoloir *(Kalaner)* ; **Me n'espernan den e-bed, bras-ha-bihan** : Je n'épargne personne, adultes et enfants *(Berrien)* ; **Daoust hag-eñw ga(v)in den e-bed da bàeron da'm vaotr ?!** : Ne vais-je donc trouver personne pour devenir le parrain de mon garçon ?! *(Berrien)* ; **Hounn(ezh) noa ket laret nintra e-bed da zen e-bed 'e lar noa gwelet Kroc'henig 'h ober an dra-he** : Elle ne dit rien à personne qu'elle avait vu Kroc'henig faire ça *(Plonee)* ; **Den e-bed ba'r gêr 'benn kreis-te ! Den e-bed ba'r gêr 'benn mer(e)nn-vihen ! Den e-bed ba'r gêr !** : Personne à la maison pour midi ! Personne à la maison pour quatre-heures ! Personne à la maison ! *(Plonee)* ; **Piw oa deut war-lerc'h Marianna Masson ? – Den e-bed ! Pugur ene n'eus ket den e-bed goude** : Qui était venu à la suite de Marianne Masson ? – Personne ! Puisqu'il n'y a personne après *(Skrigneg)* ; **Me 'h a d'o(be)r un toull ba'h ar jerdrin ga ma fal hag a'h a da blantañ 'naoñ ahe, den e-bed ouïo mann e-bed, deb e-bed 'h ey da glask !** : Je vais faire un trou dans le jardin avec ma pelle et je vais l'enterrer là, personne ne saura rien, personne n'ira chercher ! *(Skrigneg)*
- **Den e-bed** : (*qqn.* d') Insignifiant / (*qqn.*) Sans intérêt, ne valant rien ; **Hemañ zo den e-bed !** : Il est insignifiant ! *(Plouïe)* ; **Hemañ n'é den e-bed, hezh so neant !** : Il n'est personne, il n'est rien du tout ! *(Plonee)*
- **Den-mintin** : Lève-tôt / Qqn du matin ; **Hezh zo un dèn-mintin** : C'est un lève-tôt *(Plouïe)*
- **Ga-nen** : Avec soi *(Kergrist)*
- **Gwal-dèn** : Brute / Sale type ; **Hezh so ur gwal-dèn** : C'est une brute *(Plouïe)* ; **Hezh oa ur gwal-dèn an-heñi a chete e vugwal(e) hag e wreg maes !** : C'était un sale type celui qui jetait dehors ses enfants et sa femme ! *(Plouïe)*
- **Ha na oar ket an nén pegement** : Et personne ne sait à quel point ; **(A)boe kant la so neus chañch(et) an traou ha na oar ket 'n nén pegement !** : Depuis cent ans, les choses ont changé et personne ne sait à quel point ! *(Kareis)*
- **Hanter-den** : Demi-portion ; **Bemnos teue un' bihen, tro seizh eur teue di, un hanter-dèn ! Un' bihen rous ahe** : Un petit venait chaque nuit vers sept heures, une demi-portion ! Un petit roux là *(Ar Fouillez)*
- **Ma den mad** : Mon brave ; **Me zo deut da wel(ed) ahan(o)h ma den mad, pudur meus klêt lar zo digoueet ur maleur ganec'h** : Je suis venu vous voir mon brave, puisque j'ai entendu qu'il vous est arrivé un malheur *(An Uhelgoat)*
- **Ober ur form un dèn** : Confectionner une forme humaine (épouvantail) ; **Hezh na gwraet ur form un dèn, bouret ur bragou ha' ur chupenn hag un tok, toud ar voutik** : Et il avait confectionné une forme humaine, bourré un pantalon et une veste et un chapeau, tout le bazar *(Plonee)*

- **Un dèn divêd** : Un simplet / Un lève-tard ; **Un dèn divêd, sterd da sevel** : Un lève-tard, difficile à faire se lever *(Lokmarïa)*
- **Ur mell dèn bras** : Un géant / Un colosse ; **Ar richenn lar oa-hañw ur mell dèn bras** : D'après la légende c'était un géant *(Landelo)*
- **Ur sakredïe dèn bras** : Une personne sacrément grande ; **Hezh oa ur sakredïe dèn bras** : C'était une personne sacrément grande *(Landelo)*

**DENAÑ** ['deːnə] : [***denaff*** 1499] vb. ; Téter

✗ *cf.* : ***bouilh, bronn, bruched, chutell, tezh***

**Hennezh a renk karg e gov en-ur sell deus ar re-all é tenañ** : Il doit remplir son ventre en regardant les autres téter *(An Uhelgoat)* ; **Gwelet a ma re ha' oa ganet an de (a-)raog ha tenañ war o mamm** : J'avais vu ceux qui étaient nés le jour avant tétant leur mère *(Skrigneg)*

- **Roiñ da zenañ da** : Donner la tétée à ; **Vij(e) ar vamm à reiñ da zenañ da un' hag vije un'-all, kajimant à hrapal deuh hi barlenn !** : La mère donnait la tétée à un et il y avait un autre, quasiment en train de grimper sur ses genoux ! *(Skrigneg)* ; **Ar vamm ràe da zenañ dê, med goud(e)-se, ni vije (o) tiwoul (a)nê ha (e)n-om ziwoul hon-hun !** : La mère leur donnait la tétée, mais ensuite c'est nous qui les gardions et nous gardions nous-même ! *(Skrigneg)*

**DEÑJERUS** [dɛ̃(j)'ʒerəz-s] : ad. ; Dangereux (-se) (cf. **dañjerus**)

**DEOG** ['dɛog-k] : [***deaoc*** 1499] n.m. ; Quartier (de paroisse)

✗ *syn.* : ***bar, kartel, karter, pal, trew***

**Ba'n deog amañ** : Ici dans le cartier *(Plourac'h)*

**DEPAND** [de'pɑ̃.n(d-t)] : [***depentaff*** 1499] vb. ; Dépendre

✗ *cf.* : ***ober deus***

**Ahe zepande** : Là ça dépendait *(Plouïe)* ; **Ba serten plassou an dra-he zepand** : Dans certains endroits ça dépend *(Lannedern)* ; **An dra-he zepand piw mé da ressew** : Ça dépend qui je dois recevoir *(Skrigneg)* ; **An dra-se zepande deus an dud da-houde** : Ensuite ça dépendait des gens *(Plouïe)* ; **An dra-he zepande ma oa dow pe dri a wass** : Ça dépendait s'il y avait deux ou trois gars *(Berrien)* ; **An dra-he zepand deus ar pezh vise da 'h ober** : Ça dépend de ce qu'il y avait à faire *(Plouïe)* ; **An dra-he zepand, med ma jikour ga e wreg** : Ça dépend, mais s'il aide sa femme *(Berrien)* ; **An dra-he zepende deus ar mod vijen bet tapet** : Ça dépendait de quelle manière je me serais fait attraper *(Plouïe)* ; **Ha matrehe a ra ur metr-hed, an dra-he zepand** : Et peut-être fait-il un mètre de long, ça dépend *(Pleiben)* ; **Pass re don, an dra-s(e) zepand deus an douar, deus ar prajou pet(r)a !** : Pas trop profond, ça dépend de la terre, des prairies quoi ! *(Kareis)* ; **A-wechou vïe pell, an dra-h(e) zepand deus p(e)-lec'h vïe ar labour** : Parfois c'était loin, ça dépend d'où était le travail *(An Uhelgoat)* ; **Ah ya ! Lampriked, me(d) an dra-he zepante d(eu)s an tïer ha deuh ar soliou** : Ah oui ! Des asticots, mais ça dépendait des maisons et des poutres *(Berrien)*

**DEPARTAMANT** [depar'tɑ̃mən] : [***departamand*** 1732] n.m. (pl. **departamañchou** [departɑ̃'mɑ̃ʃu]) ; Département

✗ *cf.* : ***bro, kornad, korn-bro, rejïon***

**Ba kreis-te deuh an departamant oa stêriou a-walc'h** : Dans le sud du département il y avait assez de rivières *(Poullaouen)* ; **Oa ket tal-kichenn amañ, an dra-he oa tre du-nt ba departamant Penn-ar-Bed, pell ahann** : C'était pas à côté d'ici, c'était par là-bas dans le département du Finistère, loin d'ici *(An Uhelgoat)* ; **Med me zo bet 'h o(be)r an dra-(ho)nt dre varc'h(a)d 'e, dé lakad avalouar ba kleietou ba departamant *l'Eure*** : Mais je suis aussi allé faire ça à la tâche, pour mettre des pommes de terre dans des clayettes dans le département de l'Eure *(Speied)* ; **Skrigneg a zo ur barros vras, un' deuh ar brassañ ba'h an departamant, p(ev)arzeg-mil devezh-arad kreñw ha neubeud a dud** : Scrignac est une grande commune, une des plus grandes du département, largement sept mille hectares (quatorze mille demi-hectares) et peu de gens *(Skrigneg)*

**DEPASSAÑ** [de'pasə] : [***dibassein*** 1718] vb. ; Dépasser

✗ *syn.* : ***dibasseal***

**Oh ! Ene a zepass ar penn-ki ! Pugur gwich-all a zepasse 'n tamm maes ha amañ pa oa hadgwraet ar voger eint bet troc'het, mod-all ar re-he teue añves amañ** : Oh ! Là le corbelet dépasse ! Puisque autrefois ça dépassait un peu extérieurement et ici ils furent coupés lorsque le mur fut refait, sinon ils s'avançaient ici *(Skrigneg)*

**DEPITUS** [de'pitəs] : ad. ; Dépité (-e) (cf. **dipitus**)

**DEPLASSAMANT** [depla'sɑ̃mən] : n.m. (pl. **deplassamañchou** [deplasa'mɑ̃ʃu]) ; Déplacement

✗ *cf.* : ***diblassañ, plass***

- **En deplassamant** : En déplacement ; **Ha vé hanter-kant, pevar-ugent, beb sort mod, vé o 'hond en deplassamant (a)ssames gate** : Et il y a cinquante, quatre-vingts, de toute sorte qui les accompagnent en déplacement *(Skrigneg)*

**DEPOUILH** ['depuʎ] : [***despoil*** 1464 ; ***depoill*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [de'puʎu]) ; Dépouille

**An depouilhou vïe laket ba'r pod-grê ha vïe laket un tamm hor(e)n gantoñ** : On mettait les dépouilles dans un charnier auquel on ajoute un peu de sel *(Kallag)* ; **Ahe vije laket an depouilhou deuh ar pe-moc'h war an treid hag ar penn, ma vije ket gwraet pasti-penn vije lak(et) ar penn** : On mettait là les dépouilles du cochon sur les pieds et la tête, si on faisait du pâté de tête, on mettait la tête *(Kallag)*

**DERBOD** ['dɛrbɔd-t] : n.m. ; Démangeaison(s)

✗ *syn.* : ***debron*** ; & *cf.* : ***krabotañ***

**Bade ket ga'n derbod, n'ounn ket petra ree an dra-he, an amzer matrehe…** : Il ne tenait plus à cause des démangeaisons, je ne sais pas ce qui faisait ça, le temps peut-être… *(Plonee)*

**DERBOUD** ['dɛrbud-t] : [***darn-pod*** 1732] n.m. (pl. **-ou** [dɛr'bu:du]) ; Tesson

**Koueet é mesk an derboudou** : Il est tombé parmi les tessons *(Poullaouen)*

**DERC'H / DELC'H** ['de:rx] [dɛ̀lx] : [gaul. ***derco*** ; vx. br. ***derch***] n.m. ; Cœur (du bois) / fig. Du cœur

✗ *cf.* : ***kalon***

◆ Cœur (du bois) ; **Daw faout ar c'hoat blam d'an derc'h be sec'h** : Il faut fendre le bois pour que le cœur soit sec *(Plouïe)* ; **Ha ga'n delc'h vis(e) gwraet ar c'hirri ! Memes raog vis(e) gwraet 'è, ar c'hirri ga rojou-hou(a)rn gwech-ell, vis(e) gwraet ga delc'h-derw !** : Et avec le cœur on faisait des charrettes ! Mais avant on faisait aussi, autrefois les charrettes à roues ferrées étaient faites en cœur de chêne ! *(Kleden)*

◆ Du cœur ; **Un dèn ha zo derc'h ennoñ** : Quelqu'un qui a du cœur *(Poullaouen)*

➢ **Derc'h-derw** : (du) Cœur de chêne ; **Ar meurb vis(e) gwraet kontuni ga delc'h-derw, ar peur-rest vis(e) troc'het ha 'h ee ba'n tan** : On faisait continuellement les meubles en cœur de chêne, tout le reste était coupé et allait au feu *(Kleden)* ; **Toud an dra-s(e) vis(e) gwraet ga delc'h-derw, vis(e) ket lak(et) koat fall d'o(be)r an dra-s(e) heñ !** : Tout ça était fait en cœur de chêne, on ne mettait pas de bois de mauvaise qualité pour faire ça hein ! *(Kleden)*

**DERC'HEL** ['dɛrhəl] : vb. ; Conserver / Continuer / Détenir / Garder / Tenir (cf. **dalc'hen**)

**DEREDEG** [de're:dəg-k] : [***diredec*** 1659] vb. ; Accourir / Affluer

✗ *syn.* : ***dihaloupad*** ; & *cf.* : ***galoupad, redeg***

**An dud oa deredet ha na mestronïet (a)nèi** : Les gens avaient accouru et l'avaient maîtrisée *(An Uhelgoat)*

**DERGWENER** [der'gwe:nər] : ad. ; (ce) Vendredi (qui vient) (cf. **digwener**)

**DEROU** ['de:ru] : [vx. br. ***dechrou*** ; ***dezrou*** 1499 ; ***dehrou*** 1732] n. pl. ; Étrennes

➢ **An derou mad** [***dezrou mat*** 1499] : Les étrennes *(An Uhelgoat)* ; **Foar an derou mad** : La foire des étrennes (le marché du premier de l'an) *(An Uhelgoat)*

**DERW** ['dɛ̀:rw] : [gaul. ***deruos*** ; vx. br. ***daeru*** ; ***deru*** 1426] coll. ; Chêne

✗ *m. comp.* : ***c'hwil-derw, gwe-derw***

**An derw oa spessial** : Le chêne était particulier *(Kleden)* ; **Gast, gwraet neus Jañ-Maï ur press-derw !** : Putain, Jean-Marie a fait une armoire en chêne ! *(Kleden)* ; **Beñ ya paotr ! Ya-ya, raog vije gwraet in derw hañ !** : Ben oui mon gars ! Oui-oui, avant on faisait en chêne hein ! *(Skrigneg)* ; **Ar vô 'h ee d'o(be)r bouteier-koat, an derw 'h ee d'o(be)r labour mod-all da galvechañ !** : Le hêtre servait à faire des sabots de bois, le chêne servait sinon au travail, à tailler le bois ! *(An Uhelgoat)* ; **Vis(e) ket droad da droc'h an derw, (ne)med ar brankou deuh ar gwe beb naw bla hag an haleg beb c'hwec'h la ! Sete ba-lec'h oa un tïegezh bihen oa ket kalz koat** : On n'avait pas le droit de couper le chêne, seulement les branches de l'arbre tous les neufs ans et le saule tous les six ans ! Il n'y avait donc pas beaucoup de bois là où il y avait une petite ferme *(Brennilis)*

➢ **Derc'h-derw** : (du) Cœur de chêne ; **Ar meurb vis(e) gwraet kontuni ga delc'h-derw, ar peur-rest vis(e) troc'het ha 'h ee ba'n tan** : On faisait continuellement les meubles en cœur de chêne, tout le reste était coupé et allait au feu *(Kleden)* ; **Toud an dra-s(e) vis(e) gwraet ga delc'h-derw, vis(e) ket lak(et) koat fall d'o(be)r an dra-s(e) heñ !** : Tout ça était fait en cœur de chêne, on ne mettait pas de bois de mauvaise qualité pour faire ça hein ! *(Kleden)*

➢ **Koat-derw** : Du (bois de) chêne ; **Gwich-all ma'hat é koat vije partoud ! Bremañ ba'h an tïer ne(ve) vé laket mein ! Me(d) gwich-all vij(e) koat, koat-dero** : Probablement qu'autrefois c'était du bois partout ! De nos jours on met des pierres dans les maisons neuves ! Mais autrefois c'était du bois, du chêne *(Skrigneg)*

**DESER** ['de:zər] : [***deserz*** 1499] n.m. (pl. **-iou** [de'zɛrju]) ; Désert

**Me zo bet voaiajiñ (a)boe ba an deseriou ba'r broiou-all, lem n'eus mann e-be(d)** : Je suis allée voyager depuis dans les déserts à l'étranger, où il n'y a rien du tout *(Skrigneg)*

**DESIGNAÑ** [de'ziɲə] : vb. ; Désigner

✗ *syn.* : ***lared***

**Un' vije designet d'hond da gerc'had avalou** : On en désignait un pour aller chercher des pommes *(An Uhelgoat)* ; **Re ziske a-peu-prè mad vije kasset d'an egzamin (e)vid mond *en 6ᵉ*, ar skolêr zesigne (a)nê** : Ceux qui apprenaient à peu près bien on les envoyait à l'examen d'entrée en 6ᵉ, c'est l'instituteur qui les désignait *(Lokarn)*

**DESKON** ['dɛskən] : vb. ; Apprendre / Instruire (cf. **diskiñ**)

**DESPED** ['despəd-t] : [***despit*** 1499] n.m. ; Dépit

- **En desped da *ub.*** : À contrecœur ; **Renket ma diskrog en desped din** : Il m'avait fallu lâcher prise à contrecœur *(An Uhelgoat)*

**DESPUN / DESPUGN / DISPUN / DISPUGN** ['dɛspyn] [dɛs'pyɲ] [di'spyn] [dis'pyɲ] : [***daspun*** XVIIᵉ] vb. ; Collecter / Ramasser

✗ *syn.* : ***cherrañ, dastum*** ; & *cf.* : ***hadcherrañ***

◆ Collecter ; **Heñ bassee ga e gamïon hag a zespune ar pezh nije prenet** : Il passait en camion et collectait ce qu'il avait acheté *(Berrien)* ; **Bremañ oa un' hag e vije 'h ober troiou, 'tespun pilhou ha-traou** : Il y avait un maintenant qui faisait des tours, collectait les chiffons et autres *(Berrien)* ; **Ya d'ar mar(e)-te, med ar wech oa komañset ahe da zespugn laezh ha mamp dessidet da reiñ laezh** : Oui à cette époque, mais dès-lors qu'on a commencé là à collecter le lait et que nous avons décidé de donner du lait *(Berrien)* ; **Oh nann amañ oa despunet foenn da gass dê (e)vid chikour anê, vê ket dihanet ken vije deut ar peuriñ ba an douar adarr(e)** : Oh non, ici on a collecté du foin pour leur envoyer pour les aider, on n'a pas arrêté jusqu'à ce que le terrain soit de nouveau en pâture *(Plouïe)* ; **(A-)benn é bet un devezh pe dow vije deut koèien tew war'nèoñ ha neu'n nise taolet e goèien ha vise despunet ar c'hoèien neuhe, pé oa ket ekremeus d'ar mar(e)-s(e)** : D'ici qu'il ait été une journée ou deux une épaisse crème apparaissait dessus et alors il produisait de la crème et la crème était alors collectée, puisqu'il n'y avait pas d'écrémeuse à cette époque-là *(Ponvel)*

◆ Ramasser ; **Pell vêr 'tespun 'nê hañ !** : On met du temps à les ramasser hein ! *(Skrigneg)* ; **Aet da zespugn e ganetennou toud** : Il est parti ramasser toutes ses billes *(Plonee)* ; **Ha vïe despunet war-lerc'h ar fres** : Et on ramassait à la suite de la herse *(Sant-Wazheg)* ; **Hezh neus nemed un dorn da zespugn** : Il n'est bon qu'à ramasser (la monnaie) *(Plouïe)* ; **Da zespun laezh ? Neu'n vis(e) jerret in bidoniou** : Pour collecter du lait ? On le ramassait alors en bidons *(Karnod)* ; **Da zespun ar c'heseg en-dro ba o c'hrow !** : Pour ramasser les chevaux dans leur crèche ! *(Laz)* ; **D(a) zigentañ toud vïe daw despun an avalou !** : Au tout départ il fallait ramasser les pommes ! *(Skrigneg)* ; **Pé vise despugn(et) ar petrabes, ar merc'hed tàè** : Lorsqu'on ramassait les betteraves, les femmes venaient *(Kergloff)* ; **Dispugnet ar risilli, an dra-he, pugur ar rosell oa de(v)et am(añ)** : Les rabots ramassés, ça, puisque le rabot fut brûlé ici *(Speied)* ; **Ma vïen bet fall ma gelv(et) ar *gendarm'rie* da lakad despun (aha)nah !** : Si j'avais été mauvaise j'aurais appelé la gendarmerie afin qu'ils vous ramassent *(Plonee)* ; **Ah ya, med despunañ 'nê n'é ket aes 'è, pegur vegn uvel ba'r wênn** : Ah oui, mais ce n'est pas facile non-plus de les ramasser, puisqu'ils sont hauts dans l'arbre *(Plouïe)* ; **Houm(añ) na ka(v)et 'naoñ 'hond war i dreig 'è ha na despunet 'naoñ ga hi oto !** : Elle l'avait aussi trouvé allant à pied et l'avait ramassé en voiture ! *(Skrigneg)* ; **Bremañ eint troc'het ga'n droc'héres ha despunet ga'r rastelléres ha potellet !** : Maintenant ils sont coupés à la barre de coupe et ramassés à la faneuse et bottelés ! *(Plouïe)* ; **Oh ! Amañ 'hi-mañ ma'hat, eh beñ n'o ket kalz tra war an daol, koulz é din despun ma c'hontell** : Oh ! Probablement qu'ici, eh ben il n'y aura pas grand-chose sur la table, vaut autant que je ramasse mon couteau *(Skrigneg)* ; **Setou oa daw despugn (a)naoñ ba ur sac'h ha lak ar meveien d'ond da veuñi (a)nèoñ ba'r stêr** : Il fallait donc le ramasser dans un sac et le faire noyer par les valets dans la rivière *(Plonee)* ; **Kalz neubeutoc'h magadurezh oa ba'r voenn bet despugnet fall (e)vid foenn despugnet mad** : Le foin mal ramassé avait beaucoup moins de valeur que le foin bien ramassé *(Plouïe)* ; **Pa vïe dispunet ar foenn 'barzh vïe bet küet an heol vïe lar(e)t : « Tap a reh an heol ba i greis ! » 'Barzh ma vis(e) echüet chærr 'nèoñ** : Lorsqu'on ramassait le foin avant que le soleil ne fut caché, on disait : « Vous prenez le soleil dans son centre ! » Avant qu'on eut fini de le ramasser *(Speied)* ; **Ha gwech-all vïe ar holved ga ar pell barzh walc'h ha pé vïer 'torn(añ) vïe daw despun ar pell, vis(e) che(ñ)ch ar pell ur wech ar bla** : Et autrefois il y avait la couette contenant de la balle et lorsqu'on battait, on devait ramasser la balle, on changeait la balle une fois l'an *(Plonee)* ; **Hag ar re-s(e) vis(e) laket ba-lec'h vis(e) despunet toud ar restachou ha lec'h vise toud an dour-gwelc'hadur hag ene vis(e) c'hwezh fall** : Et ils étaient installés là on ramassait les restes (de nourriture), là où il y avait toute l'eau de lavure et ça puait *(Kergloff)* ; **Ya, me(d) go(ude)-se ar re-h(e) vïe despunet ba-dreñw ahe, vïe un tamm pakad ah(e), p(e)t(r)am vïe gwraet un tamm machin rond ahe ba-dreñw ah(e)** : Oui, mais ensuite on les ramassait en arrière là, y avait un petit chignon là, sinon on faisait un petit machin rond là-derrière *(Kolloreg)*

- **Despun arc'hant** : Amasser de l'argent ; **Pigur nagn ket despunet arc'hant war-lerc'h neu'n** : Puisqu'ils n'avaient alors pas amassés d'argent par la suite *(Sant-Wazheg)*
- **Despugnet an heol ba'r bernien foenn** : Le soleil est ramassé dans les tas de foin (pour le foin mis en tas avant la pluie) *(Plouïe)*
- **En-om zespugn** : Rentrer chez soi / Se ramasser ; **Neuhe an dud da 'n-im zespun !** : Alors les gens rentraient chez eux ! *(Plonee)* ; **Ar yér oa liberte 'h ee lem ma negn c'hoant ha 'n-om zespugne goude ba'r poulaie d'an abard'hê** : Les poules en liberté allaient là où elles voulaient et se rentrait après au poulailler en fin d'après-midi *(Berrien)* ; **Pa vis(e) klêt an Añjelus 'son(añ), michañs d'an ab(ar)dai, distag(et) al lutined, poent é d'ar vugale 'n-im zespun !** : Lorsque l'on entendait l'angélus sonner, sans doute l'après-midi, les lutins sont détachés, il est temps que les enfants rentrent ! *(Lannedern)* ; **Ah ya, Yves an de-all oa deut un' maes p(a) oa aet da je(rr)iñ warne hag 'benn oa e(rr)i tost na gwraet sin dèi d'ond war e his 'benn oa e(rr)i da je(rr)iñ, 'benn-neuhe na 'n-om zespunet** : Ah oui, Yves, l'autre jour une (poule) était sortie lorsqu'il alla les enfermer et dès qu'elle s'approcha, il lui fit signe de le suivre quand il arriva pour fermer, pou-lors elle s'était ramassée *(Skrigneg)*

- **É tespugn mein (e)ma evid chetañ anê war-lerc'h** : Cet enfant est trop sage pour que cela dure (mot-à-mot : Il ramasse des pierres pour les jeter ensuite) *(Plouïe)*

**DESPUNADEG** [dɛspy'nɑ:dəg-k] : n.f. (pl. **despunadejou** [dɛspyna'de:ʒu]) ; Ramassage (collectif)

**'N-om jikour ree an dud da labourad, an dornadejou, an despunadeg-patates, 'vi(d) ar petrabes vise un tamm 'è chikouriou** : Les gens s'aidaient pour travailler, les battages, les ramassages de pommes de terre, il y avait également quelques aides pour les betteraves *(Kergloff)*

**DESPUNER / DESPUGNER / DISPUGNER** [dɛs'py:nər] [dɛs'pyɲər] [dis'pyɲər] : [***daspugner*** 1931] n.m. (pl. **-ien** [dɛspy'nɛrjən] [d(ɛ/i)spy'ɲɛrjən]) ; Amasseur

- **War-lerc'h an despugnerien tà an dispignerien** : Après les amasseurs viennent les dilapidateurs ; **War-lerc'h an despugnerien tà an dispignerien, re a zispign...** : Après les amasseurs viennent les dilapidateurs, ceux qui dilapident *(Kergloff)*

**DESSEÑ** ['dɛsɛ̃] : n.m. (pl. **-iou** [dɛ'sɛ̃ɲu]) ; Dessin

**An desseñiou c'hoazh 'è, ar foto a dal kalz 'è !** : Les dessins encore aussi, la photo vaut beaucoup également ! *(Laz)* ; **Ma mise bet ur greion ma gwraet an desseñ dec'h, heñ ? O(be)r a rañw (a)naoñ dec'h ?** : Si j'avais eu un crayon, je vous aurais fait un dessin, hein ? Je vous le fais ? *(Karais)* ; **Gwel a ret, hezh so ar his-se war an desseñ ya, 'his-se ! Me meus gwraet hezh sè ! Hezh so gwraet ganen-me heñ !** : Vous voyez, il est là comme ça sur le dessin oui, comme ça ! Voilà c'est moi qui l'ai fait ! Je l'ai fait hein ! *(Plonee)*

**DESSÈR** [desɛr] : n.m. (pl. **-iou** [de'sɛrju]) ; Dessert

**Desseriou vije ket gwal doullad, nann** : Il n'y avait pas beaucoup de desserts, non *(Plourac'h)* ; **Ha goude ba'h an dessèr oa ur choa, pudur kement a choa oa ken na ouïemp ket petra na c'hoant da reiñ demp, pugur mamp ket bet klêt an hanoiou-se gwich e-bed kajimant** : Et après au dessert il y avait du choix, puisque qu'il y avait tellement de choix que nous ne savions pas ce qu'elle voulait nous donner, puisque nous n'avions quasiment jamais entendu ces noms-là *(Skrigneg)*

**DESSIDAÑ** [des'i:də] : [***decedaff*** 1499] vb. ; Décider

✗ *syn.* : ***soñjal*** ; & *cf.* : ***soñj***

**Sè oa dessidet mond** : On avait donc décidé d'aller *(Poullaouen)* ; **Mamp dessidet lar heñi (e-)bed (a)ha(no)mp oa aet da 'n-om eñskriviñ !** : Nous avions décidé que aucun d'entre nous n'irait s'inscrire ! *(Plouïe)* ; **Me zo bet chomet am(añ) 'vi(d) ar wech toud, me oa dessid' da jom war ar maes** : Je suis resté ici depuis toujours, j'étais décidé à rester à la campagne *(Lannedern)* ; **Dessidet nant mond toud (a)ssames ba fin ar fest ha passeiel dre lein ur grapenn** : Ils décidèrent d'aller tous ensemble à la fin de la fête et de passer par le haut de la grimpée *(Kleden)* ; **Ya d'ar mar(e)-te, med ar wech oa komañset ahe da zespugn laezh ha mamp dessidet da reiñ laezh** : Oui à cette époque, mais dès-lors qu'on a commencé là à collecter le lait et que nous avons décidé de donner du lait *(Berrien)* ; **Hag (e)vi(d) duskeun lar oagn (a-)eneb lar an otroned bras zessid un dra hag ar re-ell negn sort e-bed da lared** : Et pour montrer qu'ils étaient contre les grands pontes qui décident une chose et les autres qui n'ont rien à dire *(Poullaouen)*

**DESTUM** ['dɛstym] : vb. ; Ramasser (tous sens) (cf. **dastum**)

**DETAILHAÑ** [de'taʎ(ə)] : [***detailla*** 1732] vb. ; Détailler / & n.vb. Détaille

- Détaille ; **An detailhañ pass duzhtu** : Pas la détaille tout de suite *(Kolloreg)*
- Détailler ; **An de war-lerc'h vé ket detailhet ar pi-moc'h** : Le jour suivant on ne détaille pas le cochon *(Kolloreg)* ; **Ar c'hig vis(e) detailh' ha vis(e) eñstal(et) war un daol ene** : La viande y était détaillée et installée sur une table *(Kareis)* ; **Me(d) nin vo oblijet da ve ene, ba-lem (e)ma ar weenn, da ziskar ha da zetailhañ 'nèi goud(e)-se** : Mais nous nous serons obligés d'y être, là où est l'arbre, pour l'abattre et le détailler ensuite *(An Uhelgoat)* ; **Lod ouïe lah(añ) ar moc'h ha vije lahet ar pi-moc'h hag a vije detailhet ma vije c'hoant d'ober** : Certains savaient tuer le cochon et on tuait le cochon et on le détaillait si on voulait le faire *(Berrien)*

**DEUGRÉ** [døgre] : [***degrez*** 1499] n.m. (pl. **-iou** [dø'greju]) ; Degré

**Med vij(e) ket gwal greñw 'è ! In deugré, o(be)r a ree memes-tra tost da pemp deugré** : Mais il n'était pas non-plus très fort ! En degré, il faisait quand-même près de cinq degrés *(Skrigneg)* ; **Med bïer, nin a ree bïer (iv)e hag ba'r bïer vise deja kemed deugreiou barzh, kemend alkol barzh (e)vel ba'r gwin** : Mais de la bière, nous faisions aussi de la bière, et la bière contient déjà autant de degrés, autant d'alcool que dans le vin *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Pugur passeet é an amzer ha be vé c'hoazh an devezh-herio tud ha' nefe dow-ugent deugré *température* 'h ober o labour, n'eus kim(ed) ar beïsanted d'hag-heñw vé gwel(et) 'h o(be)r traou mo(d)-se...** : Puisque le temps est passé et il y a encore des gens à l'heure actuelle faisant le travail en ayant quarante degrés de température, il n'y a que les paysans que l'on voit faire des choses comme ça... *(Lannedern)*

**DEUS / DEUH / DAC'H / DOC'H / DOUZH** [døz] [dœ(h)] [daɦ] [dɔh] [duz-s] : [vx. br. ***oc(h)*** & ***a*** ; ***eux*** XVI^e^ ; ***doh*** 1723] prép. ; À / À partir de / Contigu à / Contre / De / Du / Envers / Pour / Près de / Selon

- **Deu(s/h)oudon** [døz'u:dɔ̃n] [dœh'u:dən] **/ Douton** ['dutɔ̃n] **/ Deus-on** [døz'ɔ̃n] **/ Deuh-ou(i)n(-me)** [dœh'un] [dœh'ɥiɲ] [dœh'ɥĩ] [dœ'hɥim(ə)] : (De / Selon / À / Contre / À partir de / Envers / Près de) moi ; **Ma sent da baotr deuh-oun 'o eürus** : Ton garçon sera heureux s'il m'obéit *(Berrien)* ; **Me vise kaoseet galleg deuh-**

**ouin ga ma zud** : Mes parents me parlaient français *(Berrien)* ; **Aet on da wel(ed) 'nê dou-ouiñ ma-hun !** : Je suis allée les voir de moi-même ! *(Plourac'h)* ; **Gwir é a meus owen ! A joñjen deuh-ouin ma-hun** : C'est vrai que j'ai peur ! Pensai-je en moi-même *(Berrien)* ; **Ma c'hoar oa trizeg la deja pa oan ganet, hete hoñzh 'n-hini neus 'n-om okupet deuh-ouiñ ar mïañ toud !** : Ma sœur avait déjà treize ans lorsque je suis née, c'est donc elle qui s'est occupée le plus de moi ! *(Skrigneg)*

- **Deu(s/h)oudes** [døz'uːdəz-s] [dœh'uːdəz-s] **/ Doutes** ['dutəz-s] / **Deuh-ou(i)t(-te)** [dœ'hut] [dœ'hɥit(ə)] : (De / Selon / À / Contre / À partir de / Envers / Près de) toi ; **Meus ket eomm deuh-ouit da bàeron da'm vaotr** : Toi comme parrain pour mon garçon : Non merci *(Berrien)* ; **Me gaoseo brezhoneg deuh-ouit ha te gaoseo galleg** : Je te parlerai breton et tu parleras français *(Skrigneg)* ; **Ya, deuh-ouit-te matresse, me(d) ar mod-all ahe deuh an dud-all oa ket !** : Oui, envers toi peut-être, mais pas envers les autres gens ! *(Skrigneg)*
- **Deusoutoñ** [døz'utɔ̃] **/ Deu(s/h)ont(oñ/ou)** [dœh'ɔ̃ntɔ̃] [døz'untɔ̃] [dœh'ɔ̃ntu] [døz'untu] **/ Doutoñ** ['dutɔ̃] **/ Deus-hañ** [døs'ɑ̃ː] : (De / Selon / À / Contre / À partir de / Envers / Près de) lui ; **Meus ket emm deuhontoñ** : Je n'en ai pas besoin *(Pleiben)* ; **Amañ oa un' hag a vise gwraet Yves deusountoñ** : Il y en avait un ici qui s'appelait Yves *(Lokmarïa)* ; **Hezh vïe gwraet hent-kozh Sant-Herbod deusoutoñ** : On l'appelait la vieille route de Saint-Herbot *(Landelo)* ; **Sertenmant vise ket debet kalz na evet kalz deusoutoñ…** : On n'en mangeait ni n'en buvait certainement pas beaucoup… *(Plouïe)* ; **Ur park war e gos(t)e ! An dra-he vïe gwraet ur ros deus-hañ** : Un champ en pente ! On appelait ça un « ros » *(Lokarn)* ; **Ar loch chome war-lerc'h ha goud(e)-se gouïe deusountoñ i-hun, vïe ket cheñchet plass daoñ** : La hutte reste derrière et ensuite elle s'écroulait d'elle-même, on ne lui changeait pas de place *(An Uhelgoat)*
- **Deu(s/h)outi** [døz'uti] [dœh'uti] **/ Douti** ['duti] **/ Deus-h(e)i** [døs'ɛj] : (D' / Selon / À / Contre / À partir de / Envers / Près de) elle ; **Ha noa bet true deus-hei** : Et il eut pitié d'elle *(Kergrist)*
- **Deu(s/h)oudomp** [døz'uːdɔ̃m-p] [dœh'uːdɔ̃m-p] **/ Deuhoutimp** [dœh'utim-p] / **Doutomp** ['dutɔ̃m-p] **/ Deusomp** [døz'om-p] **/ Deuh-ou(e)mp** [dœ'hwɛmp] [dœ'hump] **/ D(o)u-imp** ['dyimp] **/ Deuh-oamp** [dœ'hwɑ̃mp] : (De / Selon / À / Contre / À partir de / Envers / Près de) nous ; **Pugur oa tri deuh-oamp oa ba Paris ha tri ba'r Bretagn** : Puisque trois d'entre nous étaient à Paris et trois en Bretagne *(Karnod)* ; **Ya, tri d(o)u-imp** ['dyimp] **oa chomet ba an antrepris da labourad** : Oui, trois d'entre nous étaient restés travailler dans l'entreprise *(Kalaner)* ; **Daon ! Bolazeg (e)mañ ket pell deuh-ouemp-ni** [dœ'hwɛ.ni] : Dam ! Bolazec n'est pas très éloigné de nous *(Skrigneg)* ; **Ar vamm pe an tad, pe un' deuhoutimp divêtoc'h** : La mère ou le père, ou plus tard un d'entre nous *(Lannedern)*
- **Deu(s/h)oudoc'h** [døz'uːdɔh] [dœh'uːdɔh] **/ Doutac'h** ['dutax] **/ Deuh-ou(e)c'h** [dœ'hwɛh] [dœ'huh] : (De / Selon / À / Contre / À partir de / Envers / Près de) vous / & dans les zones de vouvoiement exclusif : (De / Selon / À / Contre / À partir de / Envers / Près de) vous / (De / Selon / À / Contre / À partir de / Envers / Près de.) toi ; **Me ouïon ket petra vo gwraet deusoudoc'h neu'n !** : Je ne sais pas ce qu'on va faire de toi alors *(Sant-Hern)*
- **Deu(s/h)oute** [døz'utɛ] [dœh'utɛ] **/ Doute** ['dutɛ] **/ Deus-hè** [døs'ɛː] : (D' / Selon / À / Contre / À partir de / Envers / Près de) eux (elles) ; **Me teu a-benn deuhoute toud** : Je viens à bout de tous ceux-là *(Berrien)* ; **Mond a ran da gontañ istor un' deusoute ba kêr ahe** : Je vais raconter l'histoire d'une d'entre elles ici en ville *(Plouïe)* ; **Tud ar Gilli vise sellet deusoute (e)vel** : Les gens du Guily étaient considérés comme (des) *(Poullaouen)* ; **Pemp deusoute oa marw… Yowank walc'h heñ !** : Cinq d'entre eux moururent… Assez jeunes hein ! *(Ponvel)* ; **Peus ket bet gwel(et) deuh ar re-he gwech e-be(d) ? Amañ zo deusoute !** : Tu n'en as jamais vu ? Ici y en a ! *(Brennilis)*

◆ À ; **Deus taol** : À table ; **Hag e zebègn ket deus taol (a)ssames ganomp 'nê-gn** : Et ils ne mangeaient pas à table avec nous *(Sant-Wazheg)*

◆ À partir de ; **Vise gwraet likeur deus toud** : On faisait de la liqueur à partir de tout *(Ar C'hastell-Ne)*

◆ Contigu à ; **Pegur ma un ti ahe hag a neuhe, pegement oa deuhoutoñ ? Tri devezh arad douar, setou oa ket kalz heñ !** : Puisque j'avais là une maison et alors, combien y sont contigus ? Un hectare et demi de terre, ce n'était donc pas beaucoup hein ! *(Brennilis)*

◆ Contre ; **(A-)benn vïe mad an dour deuh ar c'hleñvejou vïe daw tap anèoñ keid a vïe an hanter-nos (o) sonañ** : Pour que l'eau soit bonne contre les maladies il fallait la prendre lorsque minuit sonnait *(An Uhelgoat)*

◆ De ; **Dac'h alene** : De là (distance, lieu déjà mentionné) *(Plouïe)* ; **Sa(v)et oa deus e gador** : Il s'était levé de sa chaise *(Plouïe)* ; **Tri glavour deuh ar sort-se !** : Trois morveux de la sorte ! *(Ar Fouillez)* ; **Douzh Kergloff voa-hañw** : Il était de Kergloff *(Plonee)* ; **Mi vije (e)n-om okupiñ doc'h ar loened** : Moi, je m'occupais des bêtes *(Kallag)* ; **Bremañ ma'hat a oa un' hag a oa deuh ma zud** : Maintenant il y a avait probablement un qui faisait partie de ma famille *(Berrien)* ; **Meus ket joñjet dac'h e hano kin, med vern ket !** : Je ne me souviens plus de son nom, mais qu'importe ! *(Kleden)* ; **Dac'h Brennilis amañ 'h ee ! Deuh ar gar Brennilis** : Il allait de Brennilis ici ! De la gare de Brennilis *(Brennilis)* ; **Amañ oagn ket pell 'ha, deus-alemañ pemp kant metr a peu prè** : Ici ils ne furent pas longs ma foi, à cinq cents mètres d'ici *(Plouïe)* ; **Ah beñ é an noter ar C'hastell-Ne ree ar paper douzh an dra-he ga'r c'hantretiner dé bêo** : Ah ben c'est le notaire de Châteauneuf-du-Faou qui faisait le papier de ça avec les droits de succession à payer *(Plonee)* ; **Pé voa-hi dimeet goud(e)-se mé zad din neuhe vise é kassed amann dé Gareis dé werzh(añ) d'ar sadorn douzh Poullaouen** : Quand elle fut fiancée après ça mon père apportait alors du beurre à Carhaix pour le vendre le samedi de Poullaouen *(Plonee)* ; **Set' an dra-m(añ) zigouee ba'r mareou-hont da 'r bla pé vis(e) had(et) an ed ha pé visemp é timinüiñ ar labour mod-all sè !** : Ça arrivait donc dans ces périodes-ci de l'année lorsqu'on semait les céréales et donc qu'on diminuait le travail autrement ! *(Speied)*

◆ Du ; **Deus tu Lañveog** : Du côté de Lanveoc *(Plouïe)*

◆ Envers ; **Deus ma mamm oa drol un tamm** : Elle se comportait étrangement envers ma mère *(Plouïe)* ; **Da ma joñj oa kalz-re didru(e) deus ar merc'hed** : À mon avis on était beaucoup trop cruel envers les femmes *(Plouïe)*

◆ Pour ; **N'é ket gwal vras deus e oad** : Il n'est pas bien grand pour son âge *(Skrigneg)* ; **Ha deus an noñs da-houde visent laket da gousked ba krow ar c'heseg** : Et ensuite pour la nuit on les faisait dormir dans l'écurie *(Plouïe)*

◆ Selon ; **An dra-he zigouee un tamm deus ar ouenn deu an dud 'e** : Ça arrivait aussi un peu selon les types de personnes *(Plouïe)*

- **A-bred deus ar mintin** : Tôt le matin ; **Sa(v)et a-bred deuh ar mintin** : Levé tôt le matin *(Berrien)*
- **Be deus** : Concerner / Faire partie de ; **Oa ket deus ar re-wellañ** : Il ne faisait pas partie des meilleurs *(Plouïe)* ; **Deuh ar chimi é an dra-he matresse** : Ça concerne peut-être la chimie *(Skrigneg)*
- **Be deusoute / Be da'nê** : Y en avoir ; **Oh ! Ar bla-m(añ) zo da'nê tieñ ! Ged(o)n ! Ba-am(añ) weler kemmes(k) ar park wechou, vé daw sevel a-bred da 'r mintin** : Oh ! Tiens y en a cette année ! Des lièvres ! Ici on en voit parfois confondu dans les champs, il faut se lever tôt le matin *(Speied)*
- **C'hoarzhin deuhoutoñ e-hun** : Rire intérieurement ; **Ha c'hoarzhe-heñw deuhoutoñ i-hun** : Et il riait intérieurement *(Kleden)*
- **Deus a-be-lec'h** : D'où ; **Na dac'h a-be-lec'h teuen, na da be-lec'h oan o hond** : Ni d'où je venais, ni où j'allais *(Ar Fouillez)* ;
- **Deuh an de** : Le jour ; **Me labour deuh an dei med pass deuh an noñs** : Je travaille le jour mais pas la nuit *(Pleiben)*
- **Deuh an de + *vb.*** : Du jour où ; **Ha deuh an de oas ganet, goude, p(a) oas ahe, oh ma Doue ! Ahe oa ket droad da douched dit goud(e) ! Toud a viches lesket d'o(be)r !** : Et du jour où tu es née, après, lorsque tu étais là, oh mon Dieu ! Là on n'avait pas le droit de te toucher ! On ne laissait tout faire ! *(Skrigneg)*
- **Deus an hañw** : L'été ; **Ar chass vé alïes tommijenn dac'h an hañw** : Les chiens sont souvent en chaleur l'été *(Laz)*
- **Deus an nos / Deuh an nos** : Le soir ; **Ah deuh an nos a-wechou ba ma dowlagad mev poan** : Ah, parfois le soir j'ai mal aux yeux *(Laz)* ; **Ar lapouss gano ket deuh an noñs ha c'hoazh matrehe ray ket** : L'oiseau ne chantera pas la nuit et encore peut-être ne le fera-t-il pas *(An Uhelgoat)* ; **He-hun vé deus an noñs, med houzh vé tud gati deuh ar mintin** : Elle est seule la nuit, mais elle a du monde le matin *(Plouïe)* ; **Deuh an nos vise patates ha kig-sall bemde, an dra-he oa ar meus a vije bemde** : Le soir on avait des patates au lard quotidiennement ; c'était le bon plat quotidien *(Lokmarïa)*
- **Deuh an tu-mañ ha deuh an tu-hont** : D'ici et de là ; **Ha gad an dra-he neuhe memp ket komañset da-neuhe da 'n-om zibrouilhiñ ha da gaoud subvañsionou deuh ar c'hoñseilh jeneral, deuh an tu-m' ha deuh an tu-'nt !** : Et dès-lors avec ça nous avons commencé à nous débrouiller et à obtenir des subventions du conseil général, d'ici et de là ! *(Skrigneg)*
- **Deus ar c'hentañ** : De premier choix ; **Douar deus ar c'hentañ** : De la terre de premier choix *(Plouïe)*
- **Deus ar mod meus klêt** : D'après ce que j'ai entendu ; **Med deuh ar mod meus klêt é-hi bet torret war-lerc'h ar bresel** : Mais d'après ce que j'ai entendu elle fut cassée après la guerre *(Landelo)*
- **Deus ar petra deusoutoñ** : De quoi le concernant ; **Memes voien zo din-me da zisko ur paper dit br(o)maig, deus ar petra deusontoñ** : Même j'ai moyen de te montrer un papier tout à l'heure, de quoi le concernant *(Plourac'h)*
- **Deus ar sort na vé ket** : Comme il n'y en a guère ; **Ha choukour dornañ ha e vije ur fèt, pudur vije lahet yir ha lahet traou ha gwraet ragout ha frikou ha traou deus ar sort a vije ket mod-all war ar maes an devejou-all** : Aider à battre et il y avait une fête, puisqu'on tuait des poules et autres, on faisait du ragoût et un banquet et des choses comme il n'y en avait guère autrefois sinon à la campagne les autres jours *(Skrigneg)*
- **Deus ar sort + *vb.*** : Comme ; **Oa bet ur post dizhtu, ur post TSF, deus ar sort oa ket nimblec'h e-bed mod-all !** : Tout de suite il y eut un poste, un poste TSF, comme il n'y en avait nulle part ailleurs *(Skrigneg)*
- **(Deus / Doc'h) a-zindan** : De dessous ; **Ar baotred vis(e) 'tenn ar greun deus 'zindan ar c'houfr, ledañ 'naoñ war ar leur ha deus dindan an hijéres 'è** : Les gars extrayaient le grain de dessous le coffre à battre, l'étalait sur l'aire de battage, également de dessous le secoueur *(Ponvel)* ; **Yann neuhe d'ond da avañsou war benn a-raog d'ar marc'h ha tap ar skleug doc'h a-zindan e rèr ha chet(añ) (a)nèoñ (a)darre war an hent !** : Yann avança donc sur l'avant du cheval et retira l'étrier de dessous son cul et le jeta une fois de plus sur la route ! *(Plonee)*
- **Deus a zu-hont** [dœs'əzu:n] *(Berrien)* [dœze'zunt] *(Ponvel)* : De là-bas
- **Deus a-zu-mañ** : De chez moi ; **Med eñ oa pell-mat deus 'zu-mañ** : Mais il était très loin de chez moi *(Skrigneg)*
- **Deus da vod** : Selon tes critères ; **An dra-he oa un tamm a-bred deus da vod ?** : C'est un peu tôt pour selon tes critères ? *(Skrigneg)* ; **Nann-nann, me(d) da vod oa ar mo(d)-se ! Ma ga(v)es un dra m(e)nnaket ha' vije ket mad deus da vod** : Non-non, mais c'était ton style ! Si tu trouvais quelque chose qui n'était pas bon selon tes critères *(Skrigneg)*
- **Deuh dindan** : De (des)sous ; **Dond da làerezh ar liñser deuh didan e wreg** : Venir voler le drap de sous sa femme *(Plonee)*
- **Deus (du-mañ / tu-mañ)** : De chez moi ; **Kernabad deus du-mañ ree izhpenn tri gilometr tost ha war-droad !** : Kernabad de chez moi ça faisait plus de trois kilomètres et à pied ! *(Ponvel)* ; **Hezh brene eubeulien, alïes vijent tik ha pé 'h ent deus tu-mañ vijent ket tik kin !** : Il achetait des poulains, ils étaient souvent vicieux et lorsqu'il partait de chez moi ils ne l'étaient plus ! *(Skrigneg)*
- **Deus e beurzh** : De par lui ; **Peus ket yir ? Douzh ho peurzh a chomint bew toud ahe** : Tu n'as pas de poules ! De par vous elles resteront toutes en vie là *(Plonee)*
- **Deus kein *ub.*** ; Sur le dos de *qqn.* ; **Despugnet Yann ba'r sac'h, lasset ar sac'h ha deuh kein ar meveien** : Yann est ramassé dans le sac, le sac lacé puis sur le dos des domestiques *(Plonee)*
- **Deus ma é** : Tel qu'il est ; **Heñ na bet poltrejou deus ma oa ar chapel a-raog hag é gwraet evel ma oa !** : Il avait eu des photographies de la chapelle telle qu'elle était avant, elle est faite comme elle était ! *(Skrigneg)*

- **Deus ma +** ***vb.*** : Selon comment (je, tu...) + *vb.* / À ce que (je, tu...) + *vb.* ; **Deus ma droc'hes anê, lod a ray kalz ha lod-all ray ket !** : Selon comment tu les coupes, certains feront et d'autres non ! *(Skrigneg)* ; **Lesk ar c'hazh ! Heñ vé ket frêet deuh ma welon !** : Laisse le chat ! Il n'est pas frappé à ce que je vois ! *(Skrigneg)*
- **Deus mod** : À la manière de / D'après / Selon ; **Deus mod lar ar richenn** : D'après ce que dit la légende *(Landelo)* ; **An dra-he vise gwraet deuh mod ar bla** : On faisait ça selon l'année *(Brennilis)* ; **Ya, ma neus un' deus mod e vri n'é ket (e)vi(d) lared** : Oui, il ne peut pas dire s'il en a une (queue) comme son nez *(Plouïe)*
- **Deus pe-lec'h** : D'où ; **Deus pe-lec'h oa hemañ da zond** : D'où est-ce qu'il venait ? *(Plouïe)*
- **Deus-tal** : D'en face de ; **Te oa deus-tal Pont-Troël** : Tu étais d'en face de Pont-Troêl *(Plourac'h)*
- **Doc'h a zu-he** [dɔh'zu:ʰe] : De là-bas *(Lennon)*
- **Doc'h koste** : Du côté de ; **Hag ar re-m(añ) oa deut toud doc'h kost' Poullaouen** : Et ils étaient tous venus du côté de Poullaouen *(Kleden)*
- **Gwraet deus** ***udb.*** : Fabriqué (-e) à partir de *qqchose* ; **Dihan da laka(d) laezh ba e gafe ha da zibiñ amann, nintra gwraet deus laezh** : Arrêter de mettre du lait dans son café et de manger du beurre, rien de ce qui est fabriqué à partir de lait *(Skrigneg)*
- **Kaoud plijadur deus** ***ub.*** : Avoir de l'affection pour *qqn.* ; **Me(d) me mis(e) plijadur deus houzh ! Da sul ree-hi kig-soubenn just a-walc'h** : Mais j'avais de l'affection pour elle ! Le dimanche elle faisait justement du pot-au-feu *(Kleden)*
- **Ma vije gwraet deuh-ouin** : Si ça ne tenait qu'à moi ; **Med n'é ket possubl ! Ah fidamdoue ! Ma vije gwraet deuh-ouin, me oa aet (a)hann ! Vijen ket chomet da sell deuh an dra-he ahe 'his-se** : Mais c'est pas possible ! Fichtre Dieu ! Si ça ne tenait qu'à moi, je serais déjà partie de là ! Je ne serais pas restée regarder ça là comme ça *(Skrigneg)*
- **Ober deus** : Dépendre de ; **Med an dra-mañ ree kalz deus an avalou (iv)e, n'é ket an dud oa kaos ma'hat** : Mais ça dépendait aussi beaucoup des pommes, les gens n'étaient probablement pas toujours en cause *(Plouïe)*
- **Selled deus** ***u(d)b.*** : Regarder *qqn. (qqchose)* ; **Beñ mamm-gozh, me zo sell dac'h (a)r man(er)** : Ben grand-mère, je regarde le manoir *(Sant-Wazheg)* ; **Hag deuh ar re-he na selle deus hi(ni) (e-)be(d) !** : Et il ne regardait aucune d'entre elles ! *(Skrigneg)*
- **Teu ket anal e-bed deusoutoñ kin** : Il n'exhale plus aucun souffle / Il ne respire plus ; **Oh ! Bet oan bet 'wel 'naoñ dec'h, me(d) tàè ket an(al) (e-)bed deuhoutoñ kin** : Oh ! Je suis allé le voir hier, mais il n'exhalait plus aucun souffle *(Kleden)*

**DEUS-AZALEG / DEUSSALEG** [dø'zɑ:lɛg-k] [dø'sɑ:lɛg-k] : prép. ; À partir de

✗ *syn.* : ***adaleg, deus***

**Med deussaleg blavejou** ***65-66*** **ahe oa komañset ar labour da vond da vad** : Mais à partir des années *65-66* là le travail commença à prospérer *(Kalaner)*

**DEUS-RENK** [døz'rɛ̃ŋg-k] : [***dioc'h renc*** 1659] ad. ; D'affilée / De suite (à la suite) / En rang

**Hadplantet vije 'e ! Vije ket pilet toud deus-renk ka(s)imant gwech e-bed** : On replantait aussi ! On ne faisait quasiment jamais tout tomber d'affilée *(An Uhelgoat)*

**DEUVI** [døvi] : n.m. (pl. **deuvïou** [dø'viju]) ; Devis

**Ar fakturenn ! Ha mond da wel ar c'hlïant ! Ha da ve pêet ! Ha d(a) zigass an deuvïou ha-toud !** : La facture ! Et aller voir le client ! Et d'être payé ! Et envoyer les devis et tout ! *(Skrigneg)*

**DEUZHTU** [døs'ty] : ad. ; (tout) De suite (cf. **douzhtu**)

**DEVEJAÑ / DIVEJAÑ / DEVECHAÑ** [de've:ʒa] [di've:ʒa] [de'veʃa] : [***devezia*** 1927] vb. ; Travailler à la journée (une fois)

✗ *m. dér.* : ***devezhata***

**Pé teue da zivejañ du-mañ blije ar yod-siled daoñ** : Lorsqu'il venait travailler à la journée chez moi il aimait (avoir de) la bouillie d'avoine *(Skrigneg)* ; **Du-mañ vije un' tivejañ hag a oa Venaki vije gwraet deusontoñ** : Il y avait chez moi un qui travaillait à la journée qui s'appelait Venaki *(Skrigneg)* ; **Barzh ti ma zad-kozh a oa un' à tiveja mé-keres hag oa pedet d'ond d'an eured** : Il y avait chez mon grand-père un gars qui travaillait à la journée si tu préfères et il était invité à aller à la noce *(Skrigneg)* ; **Du-mañ oa un' deus tud demp 'è hag a teue du-mañ alïes da zivejañ, p(e)dur oa ur pezh feurm ga ma zud** : Il y avait aussi chez nous une personne de notre famille qui venait souvent travailler à la journée, puisque mes parents possédaient une grande ferme *(Skrigneg)* ; **Deus tu ma mamm-gozh oagn kalz a vugale ha oa kass(e)t da zivejañ mo(d)-se blam(e)d da veañ un' neubeutoc'h da vagañ ba'h ar yêr** : Du côté de ma grand-mère, ils étaient beaucoup d'enfants et on l'envoyait ainsi travailler à la journée afin d'avoir un de moins à nourrir à la maison *(Skrigneg)* ; **Sell goude an dud-kozh na delc'het 'nèi hag a houzh, dre ma sa(v)e, oa bet aet da zevejiñ dre-ah(e) goude hag goude oa dimeet** : Donc après les grands-parents l'avaient gardée et, à mesure qu'elle grandissait, après elle alla travailler à la journée par là et après elle fut mariée *(Skrigneg)* ; **Hag ar mod-all 'h ee da zevechañ memes-tra da di ar re-all lem a vije ur mikanik ha leizh, kalz oa komañs(e)t da gaoud mikanikou-gwrïad** : Et sinon elle allait travailler à la journée chez les autres, là où il y avait une machine et énormément, beaucoup commencèrent à avoir des machines à coudre *(Ar Fouillez)*

**DEVEZH** ['de:(v)əz-s] ['dejəz-s] : [***dezuez*** 1499] n.f. (pl. **devechou** [de'veʃu] **devejou** [de've:ʒu] **deveiou** [de'veju] **divïou** [di'viju]) ; Journée / Jour (compris entre le lever et le coucher du soleil)

✗ *m. comp.* : ***hanter-devezh*** ; & *cf.* : ***de***

◆ Jour ; **Beb an eil devezh vije** : C'était tous les deux jours *(Plouïe)* ; **Astenn ra an devechou** : Les jours rallongent *(Pleiben)* ; **Oh ! 'Vid dow zevezh** : Oh ! Pour deux jours *(Karnod)* ; **Devezh eured ma breur** : Le jour des noces de mon frère *(Plouïe)* ; **An heñi zo bet amañ an divïou-all** : Celui qui a été là les autres jours *(Laz)* ; **Ah ! Nann, pugur an de-se... Devejou vije** : Ah ! Non, puisque ce jour-là… Y avait des jours *(Skrigneg)* ; **Un devezh, (e)n-ur basseal bourk Bolazeg** : Un jour, en passant le bourg de Bolazeg *(Skrigneg)* ; **Un devezh memes, a'h an da lar(e)d dit** : Y a même un jour, je vais te le dire *(Skrigneg)* ; **Hag un de'ezh oa Yann krog (e)n-im jal** : Et un jour Yann commença à se lamenter *(Landelo)* ; **Med un devezh teuy pé vo deut ar mare** : Un jour viendra quand ce sera le moment *(Plonee)* ; **Hag ema devezh ar gouel da vi dimerc'her** : Et le jour de la fête se trouve être mercredi prochain *(An Uhelgoat)* ; **Un devezh oan hardïeet ha ma laret daoñ** : Un jour où j'étais enhardi je lui dis *(Skrigneg)* ; **Set(u) un devezh p(a) oa hond da gerc'had dour** : Un jour donc quand il allait chercher de l'eau *(An Uhelgoat)* ; **Da zevezh pardon Berrien ma gwelet un dèn dislavanked** : Le jour du pardon de Berrien j'ai vu un homme dégingandé *(Plouïe)* ; **Bep tri-pe'r devezh vïe kasset da gerc'had dour** : Tous les trois-quatre jours on l'envoyait chercher de l'eau *(An Uhelgoat)* ; **Sete vïent lesket ba'r bakejou neuhe un neubeud devechou** : On les laissait donc dans les baquets quelques jours *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Da drempañ pad pemzete ha meskañ (a)nèoñ beb dow zevezh** : À tremper toute une quinzaine et à mélanger tous les deux jours *(Skrigneg)* ; **Daon ya ! Sete un devezh neus tapet 'naoñ hag a neus laret daoñ** : Diantre oui ! Il l'a donc chopé un jour et lui a dit *(Skrigneg)* ; **Eizhte, pe(va)r, pemp devezh, eizh devezh ha komz e-bed gantoñ papred** : Une huitaine, quatre, cinq jours, huit jours et toujours aucun mot de sa part *(Sant-Hern)* ; **'Bénn teu divïou tomm ah(e) his-s(e), kost ar voger ha wechou welefeh ur fordelled re-zu !** : Quand les journées chaudes arrivaient là comme ça, à côté du mur et parfois vous voyiez une nuée de noires ! (fourmis ailées) *(Laz)* ; **Devejou oa dé gaoud dour hag a lod nis(e) un de : D'ar lun, d'ar meurzh ha d'ar merc'her !** : Il y avait des jours pour avoir de l'eau et certains avaient un jour : Le lundi, le mardi et le mercredi ! *(Kareis)* ; **Ya, un' hag vise e(rr)o ba e zevejou divèoñ, heñ n'ey ket pell kin, ahe oa « e(rr)o isel an dour ga e batates... »** : Oui, un qui était arrivé dans ses derniers jours, il n'ira plus très loin, là « son eau était arrivée basse avec ses patates » *(Ponvel)* ; **Seto oa deveiou hag an deveiou-se pôa droad dé dap(ed) dour hag an deveiou-all oa (a)n heñi-all, pep-heñi nôa e dro dé dap(ed) dour** : Il y avait donc des jours et ces jours-là tu avais le droit de prendre de l'eau et c'était l'autre les autres jours, c'était chacun à son tour de prendre de l'eau *(Sant-Wazheg)*

◆ Journée ; **Passeal ree an devejou** : Les journées passaient *(Sant-Hern)* ; **An devezh hirrañ deus ar bla** : La journée la plus longue de l'année *(Plouïe)* ; **O(be)r a rèmp deveiou mad heñ !** : Nous faisions de bonnes journées hein ! *(Speied)* ; **Ha goud(e) oa echu an devezh** : Et après la journée était finie *(Skrigneg)* ; **Ha bremañ ra pell ahann da zevezh ar gwener** : Et maintenant ça fait long d'ici la journée de vendredi *(An Uhelgoat)* ; **'Benn vis(e) gwraet un deiezh (é)h o(be)r krampouzh** : Quand on faisait une journée crêpes *(Sant-Wazheg)* ; **Ka(v)et neus un devezh da heul treid ar c'hi** : Il n'a rien fait de sa journée (mot-à-mot : Il a trouvé une journée à suivre les pattes du chien) *(Plouïe)* ; **Sete ba ho te(v)ezh ga ho chô reeh un devezh-arad douar** : Donc dans ta journée avec le cheval tu faisais un demi-hectare de terre *(Kleden)* ; **Ar fagodadeg oa un devezh vije gwraet da fagodiñ** : La « fagodadeg » c'était la journée que l'on passait à fagoter *(Skrigneg)* ; **Ba'r feurmou bras ahe vije dit devechou hir ha devechou sterd** : Les journées y étaient longues et difficiles pour toi *(Plouïe)* ; **Un devezh braw oa bet hag un devezh kàer ha oa bet tud pitoiabl ! Braw-tre oa bet !** : Il y eut une belle journée et une superbe journée, il y avait énormément de gens ! Ce fût très beau ! *(Skrigneg)* ; **Goullet neus digantoñ 'hañw oa ket kontant d'ond un devezh da gontañ gate** : Il lui a demandé s'il n'était pas d'accord pour venir une journée parler avec eux *(Skrigneg)* ; **A-raog vise daw (iv)e tap ar c'hoèien ga'r gloger ha vise lesket ar laezh d(a) reposiñ un devezh** : Avant on devait prendre la crème à la louche et on laissait le lait reposer une journée *(Ponvel)* ; **(E)moc'h ket boaset da sortïal d'an eur-te (a)han(o)h pé ket echü(et) ho tevezh c'hoazh ahan(o)h** : Ce n'est pas dans ton habitude de sortir à cette heure-là tu n'as pas encore fini ta journée *(Sant-Hern)* ; **Med ma vise un tamm douar da labourad a vise red reiñ un nombr devejou 'benn kaoud ur chô da labourad** : Mais s'il y avait un bout de terre à labourer il fallait donner un nombre de journées pour avoir un cheval pour travailler *(Ponvel)*

➢ **An devezh bras** : Le grand jour ; **Ya, kontant on, kar venoñs é an devezh bras** : Oui, je suis contente car aujourd'hui c'est le grand jour *(Skrigneg)*

➢ **Chom *utb.* evid an devezh** : Être *qqpart* toute la journée ; **Mad-tre 'ha ! Ha chom a rent ahe ganes 'vid an devezh ?** : C'est cool ! Ils sont là avec toi toute la journée ? *(Skrigneg)*

➢ **D'an eil devezh d'egile** : D'un jour à l'autre ; **Un ouvrïer gouest da ramplass (a)han(o)h d'an eil devezh d'egile, forz-petra c'hoarvez ganoc'h** : Un ouvrier capable de vous remplacer d'un jour à l'autre, qu'importe ce qu'il vous arrive *(Lannedern)*

➢ **Devezh mad** : Bonjour (à un officiel) ; **Devezh mad, otrou ba(r)ner ar poc'h !** : Bonjour monsieur le juge de paix *(Kleden)* ; **Devezh mad dec'h otro berner deus ar peuc'h, e(rr)o on da gerc'h(ed) ma disglai ma lesket amañ dec'h** : Bonjour monsieur le juge de paix, je suis venu chercher mon parapluie que j'avais laissé ici hier *(Ponvel)*

➢ **Devezh dru** : Journée humide ; **Ah Yann ! Yann ! Hast buan ! Kês maes, kar o(be)r ra un devezh dru !** : Ah Yann ! Yann ! Dépêche-toi ! Va dehors, car la journée est humide ! *(Ponvel)*

➢ **Dow zevezh mond war-dreñw dalveont ket un devezh mond war-raog** : Deux journées à reculer ne valent pas une journée à avancer *(Plouïe)*

➢ **Gwareg-ar-glô deus ar beure / Êt d'ho tevezh (e)vel bemde** : Arc-en-ciel du matin, allez à votre journée comme tous les jours *(Lokarn)*

➢ ***nombr* + devezh ar (sizhun, mis, bla...)** : *nombre* + journée par (semaine, mois, an…) ; **Hag un devezh ar su(zhu)n vije da peb tïe(ge)zh** : Et c'était une journée par semaine pour chaque famille *(Skrigneg)*

➢ **Ober *udb.* d'e zevezh** : Faire *qqchose* dans sa journée ; **Hag an heñi a drôe un devezh-arad d'e zevezh ha beñ a renke komañs a-bred hañ hag achüiñ divêd !** : Et celui qui labourait un demi-hectare dans sa journée ah ben il devait commencer tôt hein et finir tard ! *(Berrien)*

- **Un devezh a fet** : Une journée de fête ; **An dra-he zo un devezh a fet** : C'est une journée de fête *(Karnod)*
- **Un devezh-boss** : Une journée de fête (alcoolisée)
- **Un devezh braw** : Une belle journée ; **Un devezh braw an de war-lerc'h** : Une belle journée le lendemain *(Plouïe)*
- **Un devezh didorr :** Une journée pas fatigante *(Plouïe)*
- **Un devezh-dornañ** : Une journée de battage ; **Un devezh-dornañ ba ti un'** : Une journée de battage chez l'un *(Plouïe)* ; **Pé vis(e) un de(v)ezh-dornañ, toud an dud vis(e) ha an de war-lerc'h 'h a d(a) di an heñi-all, an dud d(a) 'n-im jikoured 'è** : Lorsqu'il y avait une journée de battage, tout le monde était présent et le lendemain chez l'autre, les gens s'entraidaient également *(Speied)*
- **Un devezh-foenn** : Une journée de fenaison ; **Ha war-lerc'h vise gwraet un devezh-dornañ pe un devezh-foenn, ma vïe ket re skuizh an dud 'n-im lakeent da gan(añ) ha da zañsal** : Et après on faisait une journée de battage ou une journée de fenaison, si les gens n'étaient pas trop fatigués, ils se mettaient à chanter et à danser *(Lannedern)*
- **Un devezh kass-teil** : Une journée d'envoi de fumier ; **Ahe vije an devechou kass-teil ha neu'n an devechou c'hoa(r)i merk-ha-tregont pé vije an de'ezh kass-teil** : Là c'étaient les journées d'envoi de fumier et alors les journées à jouer au merk-ha-tregont (« poker breton ») lorsque c'était la journée d'envoi de fumier *(Speied)*
- **Un devezh kozh** : Une sale journée / Une dure journée ; **Fenoñs meus tapet un devezh kozh** : Je me suis tapé une dure journée aujourd'hui *(Plouïe)*
- **Un devezh-labour** : Une journée de labeur ; **Devechou-labour ba'r feurm** : Des journées de labeur à la ferme *(Plouïe)* ; **Ma zad ha ma mamm gane da zañsal war-lerc'h an devechou-labour !** : Mon père et ma mère chantaient du kan-ha-diskan après les journées de labeur ! *(Lannedern)* ; **Un devezh-ar(a)d, un devezh-labour ma peus c'hoant, vise gwraet doc'h an dra-se** : On disait un demi-hectare, une journée de travail si tu veux *(Kleden)*
- **Un devezh laosk** : Une journée cool / Une journée pépère
- **Un devezh mad** : Une bonne journée ; **Pé vise stummet vïe bet un devezh mad** : Quand on prévoyait que ce serait une bonne journée *(Plouïe)*
- **Un devezh poeñgnus** : Une rude journée *(Plouïe)*
- **Un devezh sterd** : Une dure journée *(Plouïe)*
- **Un devezh tennañ-patates** : Une journée d'arrachage de pommes de terres *(Plouïe)*
- **Un devezh troc'hañ-voenn** : Une journée de fenaison (grands travaux) ; **As(e) vise gwraet devejou troc'hañ-voenn** : Là on faisait des journées de fenaison *(Karais)*
- **Ur gwal devezh** : (Sacrée / Sale) journée ; **Me meus ur gwal devezh fenoñs** : J'ai une sacrée journée qui m'attend aujourd'hui *(Berrien)* ; **Goud(e) nïe tapet ur gwal deiezh vis(e) ev(et) 'e un' kosto** : Après qu'il avait eu une sale journée on buvait aussi un costaud *(Kleden)*

**DEVEZH-ARAD** [devəz'ɑːr(ə)d-t] : [***deuez arat*** 1659] n.m. (pl. **devezharajou** [deveza'rɑːʒu]) ; Demi-hectare

**Ur lenn mil devezh-arad** : Un plan d'eau de cinq cents hectares *(Poullaouen)* ; **Devezharajou vé kollet ar his-se** : On perd ainsi des hectares *(Poullaouen)* ; **O cherdin matrehe voa dow zevezh-arad ba ene c'hoa(zh)** : Leur jardin ne faisait peut-être que deux demi-hectares (1 h.) *(Plonee)* ; **Houzh oa ur feurm hag a oa passeal kant devezh-arad barzh** : C'était une ferme qui dépassait les cent demi-hectares (50 h.) *(Plouïe)* ; **Sè vïe aet passeal pe(va)r c'hant ha c'hwezeg devezh-arad douar-labour** : Ça dépassait les quatre cent seize demi-hectares (208 h.) de terres cultivables *(Poullaouen)* ; **Un devezh-ar'd, un devezh-labour ma peus c'hoant, vise gwraet doc'h an dra-se** : On disait un demi-hectare, une journée de travail si tu veux *(Kleden)* ; **Ba-blassou pa keme(d) un devezh-arad douar ha oa 'r harzh tro-war-dro daoñ** : Par endroits tu n'avais qu'un demi hectare de terre tout entourée de taillis *(Kleden)* ; **Un'-all ma ha hezh oa-hañw un tamm prad ha hezh oa ket un devezh-arad barzh tre** : J'en avais un autre, c'était un petit pré ne faisant pas tout à fait un demi-hectare *(Plouïe)* ; **Hanteriñ ar feurm : Tregont devezh-arad 'viton ha tregont devezh-arad 'vi(d) ma dud ha m(a) breur** : Partager la ferme : trente demi-hectares (15 h.) pour moi et trente demi-hectares (15 h.) pour mes parents et mon frère *(Lokarn)* ; **Ya, b(l)am oa debet mé hei din toud, oa-ñw war un hanter de(v)ezh-arad dejar oa c'hoazh, chomè mann (e-)bed ene** : Oui, parce que tout mon orge était mangée, c'était déjà sur un quart d'hectare, il n'y restait rien *(Speied)* ; **Gwech-ell un ouvrïer, war ar c'hampagn petramant ar mab, c'hwi droiè a-peu-prè, ga dow jô, un devezh-arad douar ba'n de(v)ezh** : Autrefois un ouvrier, à la campagne ou-bien un fils, tu charruais à-peu-près, avec deux chevaux, un demi-hectare de terre dans la journée *(Kleden)*

**DEVEZHATA / DEVEJATA** [deve'zata] [deve'ʒata] : [***deveziata*** 1876] vb. ; Se louer comme journalier / Travailler à la journée

✗ *m. dér.* : ***devejañ***

**Ma zad vije tevejata, deus du-mañ ha du-nt pugur oa ket douar a-walc'h** : Mon père se louait comme journalier, par ici et ailleurs puisqu'il n'y avait pas assez de terre *(Kallag)* ; **Ba berniou plassou bihen ha traou, ar re-se vis(e) red dê mond dé zevejata** : Dans énormément de petits domaines et autres, ils devaient aller travailler à la journée *(Ponvel)*

**DEVEZHOUR / DIVIZHOUR / DEVEJOUR / DEVEZHER / DIVEZHER** [de'veː(z/ʒ)ur] [di'viːzur] [d(e/i)'veːzər] : [***deüéhour*** 1723 ; ***devejer*** 1845] n.m. (pl. **-ien** [divi'zurjən] [deve'zurjən] [deve'ʒurjən]) ; Journalier (ouvrier agricole) / **DIVIZHOURES / DEVEJOURES** [divi'zuːrəz-s] [deve'ʒuːrəz-s] : [***dezvezourès*** 1732] n.f. (pl. **-ed** [divizu're:zəd-t] [deveʒu're:zəd-t]) ; Journalière (ouvrière agricole)

✗ *cf.* : ***mevel***

**'Benn-neu'n vis(e) divizhourien** : Il y avait pour-lors des journaliers *(Speied)* ; **Deut un divizhour da labourad amañ** : Un journalier est venu travailler ici *(Lannedern)* ; **Heñw vis(e) labour(a)d ba-ti ur melour pé oa-heñw divezher** : Il travaillait chez un minotier lorsqu'il était journalier *(Speied)* ; **Gwech-all voa fermachou partoud, bern vïe klask tud, divizhourésed** : Autrefois il y avait des fermes partout, énormément cherchaient des gens, des journalières *(Sant-Wazheg)* ; **An tad oa bet ba'r bresel pevarzeg hag a-raog mond d'ar bresel pevarzeg oa-ñw devezher !** : Mon père avait fait la guerre quatorze et avant d'aller à la guerre quatorze il était journalier ! *(Lannedern)* ; **Vise red pêo ur bern tud war ar c'hampagn, ur mevel, ur vatezh, ba blessou devejouresed c'hoazh** : Il fallait payer un tas de gens à la campagne, un domestique, une servante, par endroits encore des journalières *(Ponvel)* ; **Mé mamm, pad ar bresel, pé oa mé sad prisonier voa daw dèi mond divizhoures ba'r fermachou** : Ma mère, pendant la guerre, lorsque mon père était prisonnier il lui fallait devenir journalière dans les fermes *(Sant-Wazheg)* ; **Divizhoures, nôa-hi un tamm douar, setou pé vïe daw dê kaoud ar lon-keseg dé labour(ad) an douar, e vïe daw dèi mond dé labour(a)d ba'r fermou war-lerc'h 'vi(d) pêo pezh oa gwraet ga'r c'heseg** : Journalière, elle avait un peu de terre, donc lorsqu'il leur fallait avoir un cheval pour travailler la terre, il fallait qu'elle aille ensuite travailler dans les fermes pour payer ce que les chevaux faisaient *(Laz)*

**DÈVIÑ / DÈIÑ / DEVO / DÈO** ['dɛ:vi] [dɛ:j] ['dɛ:vo] [dɛw] : [vx. br. (p.p.) ***deuuet*** ; ***deuiff*** 1499] vb. ; Brûler

✗ *syn.* : ***skaotañ*** ; & *cf.* : ***dibriñ, poahad, suilhañ***

**Ar re-he na devet assames** : Ils avaient brûlé en même temps *(Speied)* ; **Vije dev' ur soufrenn ba'r varrikenn !** : On brûlait une mèche de soufre dans la barrique ! *(Skrigneg)* ; **Deviñ ree founnus foñs ar chidour(e)n** : Le fond du chaudron brûlait rapidement *(Skrigneg)* ; **Ya, be zo bet tud devet, plantet ba'n tan** : Oui, il y a eu des gens brûlés, balancés dans le feu *(Plonee)* ; **Hag a bade ket, paotr-kaezh, ar mod a zeve** : Et elle ne supportait pas, mon pauvre, la brûlure *(Skrigneg)* ; **Ur c'hlud-yir oa dèvet amañ ba-kichenn matresse** : Il y avait peut-être bien un poulailler qui avait brûlé ici à proximité *(Plouïe)* ; **Vije gwraet ur pizh tantad neuhe da zeviñ (a)nê** : On faisait alors une grande flambée pour les brûler *(Skrigneg)* ; **Med alïes pé zigouee, beñ vise devet ar lod brassañ deusoute** : Mais souvent lorsque ça arrivait, ben la plus grande partie était brûlée *(Plouïe)* ; **Ha pad an amzer mé patates oa (o) tevo en-tan, tampir !** : Et pendant ce temps mes patates qui brûlait dans le feu, tant pis ! *(Kleden)* ; **Hezh na doworn rust hag a teue gwenan daoñ ha heñ lake ïoul devet** : Il avait des mains calleuses et il avait des verrues, il mettait de l'huile brûlée *(Skrigneg)* ; **Ar wech-te oa bet devet matrehe tr(i)-ugent pe deg ha tr(i)-ugent maner** : Cette fois-là il fut brûlé peut-être soixante ou soixante-dix manoirs *(Landelo)* ; **Hè heurte ar plous, d'an tan da zèiñ ha (e)vid pass touch d'an heñi-all** : Ils poussaient la paille, pour que le feu brûle et pour ne pas toucher l'autre *(Speied)* ; **Ar c'ha(rr)di-plous an-heñi oa dèet ha neu'n ur c'harrdi-banal ba tal i gichenn** : Ce fut la remise en chaume qui fut brûlée et alors la remise en genêt qui était à côté *(Speied)* ; **D'an ampoent-te, ma Doue ! Toud ar maneriou vïe devet, sete vïe gwel hezh devet n'é ket drol** : À cette époque-là, mon Dieu ! Tous les manoirs étaient brûlés, ce n'est donc pas étonnant qu'on l'ait vu brûler *(Landelo)* ; **Hag un'-all goude-se ga ur sailhad-dour neuhe da daol war'nèoñ blam d'ampech anaoñ da zèviñ ar c'hoat** : Et un autre ensuite muni d'un seau d'eau de jeter alors dessus afin de l'empêcher de brûler le bois *(Berrien)* ; **Gast, med a-wechou vis(e) tennet-hañw maes dac'h an tan, laket ahe gis-se petramed vise bet devet** : Putain, mais parfois on l'enlevait du feu, mis là comme ça ou-bien il aurait été brûlé *(Kleden)* ; **Oh devet é bet ! Displantet é bet ha ga koat da harz toud ar sowl 'holeiñ an dra-s(e)... Traou ha negn ket padet !** : Oh ç'a été brûlé ! Ç'a été arraché, c'était du bois pour protéger toute la chaume qui couvrait ça... Des trucs qui n'ont pas duré ! *(Kergloff)* ; **Ha hemañ lak e balto ha ba'r forn da boèi(ad) an avalou, devet ar palto ! An avalou oagn ket poazh, sur ! Me(d) ar palto : Devet !** : Et lui de mettre son paletot dans le four pour cuire les pommes, le paletot fut brûlé ! Les pommes n'étaient évidemment pas cuites ! Mais le paletot : Brûlé ! *(Plonee)* ; **C'hoant ha da veañ friset ha poñsin ha kajemant lares mann e-bed, oh ! Kajimant an dud da zeviñ o venn pa 'h eent ar mod-se** : Tu voulais être frisée et coquette et tu disais quasiment rien, oh ! Les gens se brûlaient quasiment la tête lorsqu'ils allaient ainsi *(Skrigneg)* ; **Oh !!!!!! Roet peuc'h !!! Paien mil-milliged ! C'hwi 'h ey war ar beg forc'h an Diaoul (a-)walc'h 'ta, deus an ivern 'h et da zeviñ !!** : Oh !!!!!! Taisez-vous ! Païen mille fois maudits ! Vous irez sur la pointe de la fourche du Diable tiens, vous irez brûler en enfer !! *(An Uhelgoat)* ; **Bet zo bet un amzer hag a vije sec'hor c'hoazh ba mis-meurzh ar mod-se hag hé sort e-bed kejimant ! Oh nann, devet an traou toud...** : Il y eut un temps où il y avait encore de la sécheresse au mois de mars comme ça et tu n'avais quasiment rien ! Oh non, tout était brûlé... *(Berrien)*

**DEVLOPAÑ** [de'vlop(ə)] : [***devlopiñ*** 1992] vb. ; (se) Développer

✗ *cf.* : ***foto, kreskiñ, sevel***

**Me meus ket devlopet 'nê c'hoazh** : Je ne les ai pas encore développées (photos) *(Skrigneg)* ; **Hag ar br(o)en machinè ket keme(nt)-s(e) da dap(ed), da zevlop ba'r prajeier ba'r voenn** : Et le jonc ne machinait pas tant que ça pour prendre, pour se développer dans les prés dans le foin *(Kleden)*

**DEWAR** [dəwa(r)] : ad. ; De (dessus) / (provenant) de (cf. **diwar**)

**DI** [di:] : [***dy*** 1519] ad. ; Y (là, lieu déjà mentionné)

**Deut hègn di** : Ils y vinrent *(Plonee)* ; **Biken n'yein di gast !** : Putain je n'y mettrai jamais les pieds ! *(Pleiben)* ; **Ha meus choñj oan aet di, d'ar bal** : Et je me rappelle que j'y étais allée, au bal *(Skrigneg)* ; **'H een bemde da joukour (a)naoñ di** : J'y allais chaque jour pour l'aider *(Karnod)* ; **Ha 'h a d'ar leur ne(ve), pé oa aet di** : Et il va à l'aire neuve, lorsqu'il y alla *(Plonee)* ; **Me zo hond da gerc'had ur c'hastellad di** : Je vais y chercher une charretée *(Poullaouen)* ; **Med hezh oa klañw ga houmañ blam houmañ oa aet di** : Mais elle l'avait rendu malade du fait qu'elle y était allée *(Kolloreg)* ; **Oh eo ! Matresse goud(e), an hi(ni) oa deut da chom di oa maro** : Oh si ! Peut-être après, celui qui était venu y habiter était mort *(Skrigneg)* ; **Ha 'h et d'o(be)r jistr di, 'benn (d)issa(do)rn 'h et d'o(be)r ho chistr neu'n ?** : Et tu y vas faire du cidre, samedi tu vas alors faire ton cidre ? *(Kareis)* ; **Me pé oan aet di, me moa bet soufret da zigentañ memes-tra hañ !** : Mais lorsque j'y suis allé, j'avais quand-même souffert au

départ hein ! *(Poullaouen)* ; **Boñ, me yey di (me)mes-tra ga Kroc'henig, n'é ket daw 'h o(be)r vorz gad himañ** : Bon, j'irai quand-même là-bas avec Kroc'henig, il ne faut pas se tracasser avec lui *(Plonee)* ; **Ha c'hoazh oagn 'h arretet ar gaseg ba'r Guétel Vian, pugur oa kustum d'ond di da di ma moèr(e)b** : Et encore ils avaient arrêté la jument à Guétel Vian, puisqu'elle avait l'habitude d'y aller chez ma tante *(Skrigneg)* ; **I verc'h zo 'hortos un' bihen ha neus tad e-bed ! Hag emañ essañ gwel aha(n)on 'n-hin' o hond gati da ramplassiñ anaoñ, mi meus ket c'hoant 'ha d'hond da chom di** : Sa fille attend un petit qui n'a pas de père ! Il essaie de me faire aller avec elle le remplacer, moi ma foi je ne veux pas aller y habiter *(Skrigneg)*

➢ **Ahann di** : D'ici là *(Laz)*

**DIA !** ['ɟa] : onom. ; À gauche ! (ordre pour les chevaux)

✗ *syn.* : ***tüiss***

**Dia Du !** : À gauche Du* ! (*nom du cheval) *(St-Nigoudenn)*

**DÏA-BARZH / DA-BARZH / DI-BARZH** [də'barz-s] [di'barz-s] : [***diabarz*** 1519] ad. ; Intérieur (-e)

✗ *cf.* : ***barzh, dïa-vaes***

➢ **An tu dïa-barzh (deus)** : L'intérieur (de) ; **An tu di-barzh zo bli** : L'intérieur est moelleux *(Poullaouen)* ; **An tu da-barzh deus an ti** : L'intérieur de la maison *(Plouïe)* ; **Eh beñ sert(e)namant na-hè pet(et) ar gwazhïou ba'n tu di-barzh** : Eh bien elle avait certainement pété les veines à l'intérieur *(Kleden)* ; **Ha pleget ba'n tu di-barzh hag ur c'houchad-avalou (a)darre** : On pliait l'intérieur et une nouvelle couche de pommes *(Skrigneg)* ; **Ar c'horailhou, an dra-se oa ar gwad ha ne(u)'n ar pezh vise tenn(et) deus an tu di-barzh pet(r)a !** : Les entrailles, ça c'était le sang et alors ce qu'on enlevait de l'intérieur quoi ! *(Kareis)*

**DÏAES** ['di:ɛz-s] [di:s] : [***dies*** 1519] ad. ; Difficile / Mal à l'aise / & n.m. ; (du) Mal / (de la) Difficulté

✗ *syn.* : *(difficile)* ***stard*** *(mal à l'aise)* ***pinnous*** *(du mal)* ***poan*** *(difficulté)* ***béc'h*** ; & *cf.* : ***aes, difissil, rust***

◆ Difficile ; **'Vid 'n-om welc'hiñ é dïaes daoñ 'è !** : C'est dur également pour lui de se laver ! *(Skrigneg)* ; **An dra-he, memes-tra, zo dïaes 'è, kara ?** : C'est quand-même dur aussi, n'est-ce pas ? *(Skrigneg)* ; **Oh ! An dra-he zo dïaessoc'h c'hoazh !** : Oh ! Ça c'est encore plus difficile ! *(Skrigneg)* ; **Dïaes é din be barner war ma vaotr !** : Il m'est difficile d'être le juge de mon fils ! *(Lokered)* ; **Oh, gwech-ell oa an traou dïaes (a-)walc'h wa(r) (a)n douar hañ !** : Oh, autrefois la vie était assez difficile sur terre hein ! *(Kleden)* ; **Un tammig bihen heñi Gwened ahe 'n-heñi é dïaes kompren, med ar mod-all toud ar brezhoneg so moien da gompren !** : C'est un petit peu celui de Vannes qui est difficile à comprendre, mais sinon on peut comprendre tout le breton ! *(Kolloreg)* ; **Hete vije delc'het d'o(be)r an dra-he, med tre lem a nag a ziskenne an dorchenn a vije dïaessoc'h digass 'nèi d'an traoñ !** : On continuait donc à faire ça, mais par là où le coussin descendait, c'était plus difficile de l'abaisser ! *(Skrigneg)*

◆ (du) Mal ; **Dïaes neus tenn, med dond a ray** : Il a du mal à tirer, mais ça viendra *(Plonee)*

➢ **Ka(v)oud dïaes** : Trouver dur ; **Ha mi ma ka(v)et dï's !** [di:s] : Et j'avais trouvé dur ! *(Kalaner)* ; **Oh ! Meus ket ka(v)et ken dïaes 'ta pudur bremañ neuhe houzh oa komañset da ve kozh** : Oh ! Je n'ai pas trouvé si dur que ça puisque maintenant alors elle commençait à être vieille *(An Uhelgoat)* ; **Me ga(v)e dïaes gwerzh, ar re-he oa gwraet ga ma zad-kozh, ma zad, ma gwas na cheukouret 'e** : Je trouvais dur de vendre, ils avaient été faits par mon grand-père, mon père, mon mari avait aidé également *(Skrigneg)* ; **Dïaes** ['di:ɛz-s] **gaven gwel 'h o(be)r an dra-he med kurïus gaven gwel lar oa moien d'o(be)r traou mod-se deus un aneval** : Je trouvais dur de voir faire ça, mais je trouvais curieux de voir que l'on pouvait faire des choses comme ça à un animal *(Skrigneg)*

➢ **Rèr dïaes** : Personne pinailleuse ; **Ur rèr dïaes, an dra-he zo un' ha' na vé ket kontant gwech e-bed, be dalc'h-mad un dra bennaket vé 'n-treus gantoñ** : Un « cul difficile » c'est un qui n'est jamais content, constamment quelque chose qui va de travers *(Plouïe)*

**DÏAMBROUG** [di'ɑ̃mbrug-k] : [***diambroug*** 1659] vb. ; Aller à la rencontre

✗ *syn.* : ***mond war-benn-hent*** ; & *cf.* : ***ambroug***

**Deut oa hemañ da glask (a)ha(n)on da zïambroug (a)naoñ** : Il était venu me chercher pour que j'aille à sa rencontre *(An Uhelgoat)*

**DÏAMZERIÑ** [diɑ̃m'ze:rə] : [***diamzeri*** 1716] vb. ; Dépasser le temps prévu pour *qqchose* / & p.p. Obsolète / Has-been / Hors-jeu (fig.) / Hors saison

✗ *syn.* : *(has-been)* ***passeet e amzer, koueet deus lost ar c'harr*** ; & *cf.* : ***amzer***

**Hezh zo un dèn dïamzeret, an dra-he sinifi « passeet e amzer » ma keres** : Ce type est dépassé, ça signifie qu'il est « hors-jeu » si tu préfères *(Plouïe)*

**DÏANKAÑ** [di'ɑ̃ŋkə] : [***dianc*** 1499 ; ***dianca*** 1659] vb. ; (s') Égarer

✗ *syn.* : ***mond war (bennsowtin / dow zañvad), sowzanañ***

**Be aketus da da saout, na zïankint ket** : Sois assidu envers tes vaches, elles ne s'égareront pas *(Poullaouen)* ; **Sete barzh Kerouel ahe his-se oa un otro ha' oa e(rr)i skuizh gwel pe-naos pé vije passeet Yann vije dïanket un dra mennaket dalc'h-mad** : Il y avait donc à Kerouel un monsieur qui en avait marre de voir de quelle façon il y avait toujours quelque chose d'égaré lorsque Yann passait *(Skrigneg)*

**DÏANNAÑ** [di'ɑ̃nə] ['ɟɑ̃nə] : [***diannañ*** 1992] ad. ; Au moins / Du moins / En tout cas / Tout du moins

✗ *cf.* : ***papred***

◆ Au moins ; **Oh ya ! Pell ! Oh dow-ugent la, dïannañ !** : Oui oui ! Longtemps ! Oh quarante ans, au moins ! *(An Uhelgoat)*

◆ En tout cas ; **Me ma ket gouïet dïannañ papred** : En tout cas, moi je n'avais pas su *(Skrigneg)* ; **Hañ ya ! Hag ar re-mañ dïannañ, ar re-mañ gan hag a zañs !** : Eh oui ! Et eux en tout cas, ils chantent et ils dansent ! *(Skrigneg)* ; **Fenoñs é yin dïannañ ! Se zo kaos meus emm mond da 'n-om dommañ maes !** : En tout cas il fait froid aujourd'hui ! C'est la raison pour laquelle j'ai besoin d'aller me réchauffer dehors ! *(Skrigneg)*

◆ Tout du moins ; **Ah ya ! Ar re-yowank anê dïannañ !** : Ah oui ! Les jeunes d'entre eux tout du moins ! *(Skrigneg)* ; **Ur vachenn ar mo(d)-se 'è bad, dïannañ, pemp-c'hwec'h la** : Une bâche comme ça dure aussi, tout du moins, cinq-six ans *(Skrigneg)* ; **Neubeutoc'h, an dra-he oa 'vi(d) ar saout mïoc'h, 'vi(d) amañ dïannañ kwa !** : Moins, c'était plus pour les vaches, pour ce qui est d'ici tout du moins quoi ! *(Skrigneg)*

**DIANTAW** [djɑ̃n'taw] : [***diantaw*** 1992] ad. : Tout du moins

✗ cf. : ***ataw, papred***

**Ha nïe gwraet pe(va)r gilometr diantaw, pevar galed (v)o !** : Et il avait fait quatre kilomètre tout du moins, ce sera quatre durs ! *(Berrien)*

**DÏAOSAÑ** [di'oːzə] : [***diauzein*** 1919] vb. ; Démettre / (se) Luxer

✗ *syn.* : ***disjontiñ*** ; & *cf.* : ***aosañ***

**Dïaoset he zroad** : Elle s'est luxée le pied (c-à-d la cheville) *(Poullaouen)*

**DIAOUL / DIEOUL** [djowl] [ɟowl] [ɟeɥl] : [***dyaoul*** 1499] n.m. (pl. **-ed** ['djowləd-t] ['ɟowləd-t] **-ou** ['djowlu]) ; Diable (& chariot) / fig. Démon

✗ *syn.* : ***Paol-gozh*** ; & *cf.* : **Doue**

◆ Diable ; **Me é an diaoul** : Je suis le diable *(Berrien)* ; **Gwerzh(añ) e ene d'an diaoul** : Vendre son âme au diable *(An Uhelgoat)* ; **Oyow ! Amañ (e)moc'h (ba) ti an diaoul !** : Oyow ! Tu es ici dans l'antre du diable ! *(Plonee)* ; **Ba bord koat-Frew ba-b(e)-lec'h kalz re-ell na gwel(e)t an Dieoul** : Au bord du Bois du Fréau là où beaucoup d'autres avaient vu le Diable *(Kleden)* ; **Sul(v)ezh ar Sakramant-Bras, peus droad d'ond dé neuñial, 'h a an Dieoul maes ar stêr** : Le dimanche du Saint-Sacrement, tu as le droit d'aller nager, le diable sort de l'eau *(Kleden)* ; **Ha toud an traou oa vall ! Ar baotred oa ket droed da sell deusoute, ar reñ-h(e) oa diaoulou !** : Et tout était mauvais ! On n'avait pas le droit de regarder les garçons, c'étaient des diables ! *(Skrigneg)* ; **Oh !!!!!! Roet peuc'h !!! Paien mil-milliged ! C'hwi 'h ey war ar beg forc'h an Diaoul (a-)walc'h 'ta, deus an ivern 'h et da zeviñ !!** : Oh !!!!!! Taisez-vous ! Païen mille fois maudits ! Vous irez sur la pointe de la fourche du Diable tiens, vous irez brûler en enfer !! *(An Uhelgoat)* ; **Hag an arc'hant zo lakad an diaoul partoud, med bremañ n'é ket an arc'hant, ya da-heul ma peus c'hoant, med ar petrol an-hini zo deut da ve an diaoul !** : L'argent met le diable partout, mais maintenant ce n'est pas l'argent, ça vient après si tu veux, mais c'est le pétrole qui est devenu le diable ! *(Pleiben)*

◆ Diable (chariot) ; **An dieoul oa ur c'harr vïe staget war-lerc'h ar c'harr-all, c'hwi lake e vrec'h d'anèoñ an uhellañ d'an nec'h ha stage ar wênn ba'r c'hreis ha 'bénn pé vis(e) diskénn(e)t ar brec'h c'hwi stage 'nèi war 'r c'harr, 'benn-neu'n stoke ket-hi an douar ken oagn aet d'o(be)r ga(t)i dé droc'hañ** : Le diable était un chariot qu'on attachait à l'arrière de l'autre charrette, vous mettiez son timon le plus vers le haut et vous attachiez l'arbre au centre et quand le timon était descendu, vous l'attachiez (l'arbre) sur le chariot, pour-lors il ne touchait plus le sol jusqu'à ce qu'ils aillent l'utiliser pour le couper *(Speied)*

➢ **An diaoul zo c'hoa(r)i (e benn / boullou)** : Le tonnerre gronde (mot-à-mot : Le diable joue (sa tête / aux boules) *(Plouïe)*

➢ **Ar powr pa benvidika / Ga'n Diaoul e ya** : Le pauvre lorsqu'il s'enrichit / Il est emporté par le Diable *(Plonee)*

➢ **Diaoul an arc'hant** : L'argent diabolique ; **Ha ma mamm-gozh lare gwech-all « Diaoul an arc'hant »** : Ma grand-mère disait autrefois « L'argent diabolique » *(Pleiben)*

➢ **Gweled an diaoul ba'n dour** : Avoir peur de l'eau (mot-à-mot : Voir le diable dans l'eau)

➢ **Petra-an-diaoul ?!** : (mais) Que diable ?! *(Ar Fouillez)*

➢ **Piw-an-diaoul ?** : Qui diable ? ; **Piw-an-diaoul neus eñvantet ar labour ??!** : Qui diable a donc inventé le travail ??! *(Poullaouen)*

➢ **Toull an diaoul** : La grotte du diable (lieu) *(An Uhelgoat)*

➢ **Un diaoul-zirêson** : Un diable d'impertinence ; **Oh ! Un diaoul-zirêson é an hi(ni) no c'hoant da gaoud dow vann'h deus hemañ** : Oh ! Est un diable d'impertinence celui qui voudra avoir deux verres de celui-ci *(Skrigneg)*

**DÏA-RAOG / DE-RAOG** [də'roːg-k] [de'roːg-k] : [***diaraoc*** 1500] ad ; Auparavant

✗ *cf.* : ***a-raog, kent***

➢ **An de dïa-raog** : [***en deiz diarauc*** 1835] La veille ; **Pé vis(e) troc'h(et) ar voenn, 'kreis-tre beb pred, deus ar mintin vis(e) prepar(et)-hi an de de-raog** : Lorsque le foin était coupé, juste entre chaque repas, on la préparait la veille au matin *(Karais)*

**DÏASE** [di'ɑːze] : [***diase(z)*** 1732] n.m. ; Base / Fondements

**DÏASEAÑ / DÏASEO** [dia'zeːə] [dia'ze.w] : [***diasezaff*** 1557] vb. ; Baser / Établir / Installer / Rassir (pain) / Se tasser (s'affaisser)

✗ *syn.* : *(installer)* ***eñstaliñ*** ; & *cf.* : ***aseo***

◆ Rassir ; **Ya, dïaseet é ar bar(a)** : Oui, le pain est rassi *(Skrigneg)*

◆ Se tasser (s'affaisser) ; **Da bizheliñ, ya : Da zïaseo un tamm, da hoéñviñ un tamm bihen** : Pour blettir, oui : Pour un peu se tasser, pour un petit peu se flétrir *(Skrigneg)*

**DÏATREDIÑ** [dia'tre:də] : [***diatretaff*** 1499] vb. ; Débarrasser / Déblayer

✗ *syn.* : ***dibarrass, disklabeo***

**Dïatrediñ ar sperejou** : Débarrasser les esprits *(Poullaouen)*

**DÏA-VAES / DA-VAES / DU-VAES** [diə'vè:z-s] [də'vè:z-s] [dy'vè:z-s] : [***diaues*** 1633] ad. & n. ; Extérieur (-e)

✗ *cf.* : ***dïa-barzh, maes***

**Daon ! Me zo sotoc'h 'vi(d) ar re an du-vaes !** : Dam ! Moi je suis plus folle que ceux de l'extérieur ! *(Skrigneg)*

➢ **An tu dïa-vaes deus** : L'extérieur de ; **An tu da-vaes deus an ti** : L'extérieur de la maison *(Plouïe)*

**DIBAOE / DIBOWE / DIBOEA / DEBOWE** [di'bɔwə] [di'bwe.a] [dibwe] [də'bɔwə] : [***dibaoe*** 1992] ad. / prép. ; Depuis

✗ *syn.* : ***abowe***

**Cheñchet zo kalz diboe** : Ça a beaucoup changé depuis *(Plouïe)* ; **N'eus ket bet cheñchamant e-bed diboea** : Il n'y a eu aucun changement depuis *(Skrigneg)* ; **Ablame da se debowe peus bet kleet an dra-he a-walc'h** : C'est à cause de ça que depuis tu as assez entendu ça *(Landelo)* ; **Ya, abowe zo *des Jozodola*** (n. fam.) **dre amañ hag *Ourmanted*** (n. fam.) **dibowe zo dibowe, an dra-he zo kozh** : Oui, depuis il y a des Jozodola par ici, et des Ourmant depuis perpète, ça date *(Plouïe)*

**DIBAB** ['di:bab-p] [di'bɑ.b-p] : [***dibab*** 1499] vb. ; Sélectionner / Trier / & cf. loc. : (se) Débrouiller

✗ *syn.* : *(trier)* ***trïañ*** ; & *cf. (loc.)* : ***dibrouilh, digemer***

◆ Sélectionner ; **Sete vije dibabet ar re oa mad da bilad** : On sélectionnait donc ceux qui étaient bons à faire tomber *(An Uhelgoat)* ; **Ar re-he a oa koat ha' oa bruskoc'h (e)vi(d) ar re-ell ha vise red dibab ar c'hoat, dern (a)nê** : C'était du bois qui était plus cassant que les autres et il fallait sélectionner le bois, certains d'entre eux *(Duod)*

➢ **En-om zibab** : Se débrouiller / Se tirer d'affaire ; **Ar re-he ouïent ket pe-naos 'n-om zibab da zigoueo ba'r pennou** : Ils ne savaient pas comment se débrouiller pour arriver dans les bouts (des sillons) *(Plouïe)* ; **Ha neuhe memes 'è barzh forz-pet(r)a hezh 'n-om zibabo ! Hezh so un dèn digourdi !** : Et alors même aussi dans n'importe quelle situation, il s'en tirera ! C'est une personne dégourdie ! *(Skrigneg)* ; **Lod n'eint ket kap da 'n-om zibab'** [zi'bɑ.b-p]**, nann ! Me(d) ur paotr so lemm : Heñ 'n-om zibab ! Ya** : Certains ne sont pas capables de se débrouiller, non ! Mais un garçon qui est vif : Lui se débrouille ! Oui *(Skrigneg)* ; **Ba tammou mererïou 'vel ma (e)mom-nimp a vije red da 'n-om zibab ha d'o(be)r hom zamm stal !** : Dans les petites métairies comme celle où nous sommes, il fallait se débrouiller et gérer notre petite affaire ! *(Pluskelleg)*

**DIBABER** [di'bɑ:bər] : [***dibaber*** 1922] n.m. (pl. **-ien** [diba'bɛrjən]) ; Débrouillard

**Ya, un dibaber mad é !** : Oui, c'est un bon débrouillard ! *(Skrigneg)*

**DIBARBOUILHAÑ** [dibar'buʎə] : vb. ; Dépatouiller

➢ **En-em zibarbouilh** : Se dépatouiller ; **Da 'n-em zibarbouilh goude-se** : Pour se dépatouiller par la suite *(Berrien)*

**DIBARRASS / DEBARRASS** [di'bar[a]s] [deba'ras] : [***debarrassiñ*** 1992] vb. ; (se) Débarrasser

✗ *syn.* : ***dïatrediñ, disklabeo*** ; & *cf.* : ***aferiou, traou***

**Ober tou'n traou oa ha dibarrass deus toud ar stal** : Tout était à faire et se débarrasser de tout le fonds de commerce *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Gast pesse mod vo gwraet (e)vid dibarrass deuh ar re-he toud bremañ ?!** : Putain comment va-t-on faire maintenant pour se débarrasser de tous ceux-là ? *(Landelo)* ; **Eh beñ daw vis(e) d'un benneket prenañ 'nê-gn, pigur debarass vis(e) daw 'h o(be)r** : Eh ben il fallait que quelqu'un les achète, puisqu'il fallait débarrasser *(Sant-Wazheg)*

➢ **En-om zibarrass deus *ub.*** : Se débarrasser de *qqn.* ; **Ma ! Ar lipraÃ± tra meus d'o(be)r (e)vid 'n-om zebarass deuh an den-te : Lao (a)nèoñ** : Eh bien ! Le plus simple que j'ai à faire pour me débarrasser de ce type est de le tuer *(Landelo)*

**DIBASSEAL** [diba'se:əl] : [***dibasseal*** 1992] vb. ; Dépasser

✗ *syn.* : ***depassañ, tremen*** ; & *cf.* : ***passeal***

**Pé zibassees ar Vouille** : Lorsque tu dépasses La Feuillée *(An Uhelgoat)*

**DIBATAÑ** [di'batə] : [***debataff*** 1499] vb. ; Débattre (& violemment, se disputer)

✗ *syn.* : ***difrekañ***

**Dow zèn é tibatiñ, rust o mouezh** : Deux personnes débattant, d'une voix violente *(Poullaouen)* ; **Ha gwraet ur lizher dèi ha goude-se kuit dèoñ da 'n-om zibatañ ba'r feunteun, pugur neus stag(et) i zoworn dreñw i gein** : Il lui a fait une lettre et ensuite afin d'éviter de se débattre dans la fontaine, puisqu'il s'est attaché les deux mains dans le dos *(Kolloreg)*

**DIBELLAÑ** [di'bɛlə] : [***dibellañ*** 1992] vb. ; Enlever la balle

✗ *cf.* : ***pell, pellachou***

**Blam da zibellañ 'naoñ, pudur ar pell oa red kaoud da lakad ba'h golc'hidou zo ba'h ar gweliou** : Afin de lui enlever la balle, puisque il fallait avoir de la balle pour mettre dans les couettes qu'il y a dans les lits *(Berrien)* ; **Ar c'herc'h oa sterd da zornañ, sell ahe pé vije bet astennet war ar park diboe ur c'hrogad hag oa kalz aesetoc'h da zornañ ! Ha dibellañ ree, ya 'ha !** : L'avoine était difficile à battre, donc là lorsqu'il était étendu sur le champ depuis une bonne période il était beaucoup plus aisé à battre ! Et la balle se détachait, oui ma foi ! *(Berrien)* ; **Ya ha pé vije bet ur penna(d)ig war ar park-se, viche miret ur c'hrogad, un tammig bihen hag a zibelle kalz gwelloc'h hag a vije destumet goud(e)-se neuhe hag ereet neuhe (a)darr(e)** : Oui et lorsqu'il avait été un petit moment sur ce champ, on le gardait une bonne période, un petit peu et la balle se détachait bien mieux et alors ensuite on le ramassait et on le liait de nouveaux *(Berrien)*

**DIBENTURIÑ** [dibɛn'tyːrə] : vb. ; Ôter la peinture / (fig.) Dégriser

✗ *syn.* : *(dégriser)* ***difentiñ, divadowiñ, diveviñ*** ; & *cf.* : ***penturiñ***

**Daw oa daoñ dibenturiñ** : Il lui fallait dégriser *(Poullaouen)*

**DIBITIÑ** [di'biti] : [***debitañ*** 1992] vb. ; Déblatérer contre (*qqn.*)

**(E)ma ke(t) ar momed demp re mond da zibitiñ tud-all !** : Ce n'est pas trop le moment pour nous d'aller déblatérer contre d'autres gens ! *(Skrigneg)*

**DIBLASSAÑ** [di'blas(ə)] : [***diplaça*** 1659] vb. ; Déplacer

✗ *cf.* : ***deplassamant, plassañ***

**An dra-h(e) meus bet klêt, la vïe daw alum ur gowad-tan ba-di(nd)an ur lon-keseg wechou 'vi(d) lak (a)nèoñ da ziblass** : Ça j'ai entendu dire, qu'on fallait parfois allumer une flambée sous les chevaux pour les faire se déplacer *(Laz)*

➢ **En-om ziblassañ** : Se déplacer ; **Oa ket mod-all da 'n-om ziblassañ** : Il n'y avait pas d'autres manières de se déplacer *(Berrien)* ; **Bon n'on ket (e)vid en-om ziblass (e)vel mé c'hoant** : Bon je ne peux pas me déplacer comme je le veux *(Kallag)* ; **Alïes a vent oh 'n-om ziblass ha reünissañ beb merc'her war ur c'hlass ha' zo rôet dê** : Souvent ils se déplacent et se réunissent chaque mercredi dans une classe qu'on leur donne *(Skrigneg)*

**DIBLEUÑIÑ** [di'blœː(v)i] : [***diblua*** 1659] vb. ; (se) Déplumer

✗ *syn.* : ***diblumiñ, displeuñañ, pleuñiñ***

**Dibleuñiñ ra ar yar gozh** : La vieille poule se déplume *(Poullaouen)*

**DIBLUMIÑ** [di'bluːmi] : vb. ; (se) Déplumer

✗ *syn.* : ***dibleuñiñ, displeuñañ, pleuñiñ***

**Ya, med red oa demp hastañ diblumiñ blam demp da c'hoa(r)i !** : Oui, mais il nous fallait nous hâter de déplumer afin d'aller jouer ! *(Karnod)* ; **Bon ! P(a) o marw ar yar, po kemed diblumiñ 'nèi ! Mod-se goude veh trankil !** : Bon ! Lorsque la poule sera morte, vous n'aurez qu'à la déplumer ! Comme ça après vous serez tranquilles ! *(Karnod)*

**DIBLUSKAÑ** [di'blys(k)ə] : [***diblusca*** 1659] vb. ; Décortiquer / Écorcher / Éplucher

✗ *syn.* : *(éplucher)* ***kignañ, peilhañ*** *(écorcher)* ***diruskañ, diskroc'heniñ*** ; & *cf.* : ***plusk***

**Sete mi a zibluske (a)nê ha' zebe (a)nê** : Et donc je les épluchais et les mangeais (patates) *(Plonee)* ; **Ha c'hoa(r)i ha darc'hen ar saout, 'tiblus'añ ar legumaj...** : Jouer et garder les vaches, éplucher les légumes... *(Laz)*

**DIBOAN** ['di,bwɑ̃n] : [***dipoan*** XVI[e]] ad. ; Sans douleur / Sans peine / & Facile

✗ *syn.* : *(facile)* ***aes, akomod, fassilamant*** ; & *cf.* : ***poan***

◆ Facile ; **Tud diboan** : Des gens faciles *(Poullaouen)*

◆ Sans douleur ; **Poset ho penn war ar skaon neu'n ha me zo hond da reiñ un taol dac'h ha vo diboan** : Pose alors ta tête sur le banc et je vais te donner un coup, ce sera sans douleur *(Lokarn)*

◆ Sans peine ; **Ha pezh ar re-all lakè un devezh d'o(be)r, pe un devezh-hanter, hemañ neuhe a ree an dra-he 'n-ur 'h o(be)r div eur-harolaj ! Ha diboan !** : Et ce que les autres mettaient une journée à faire, ou une demi-journée, il faisait ça alors en deux heures d'horloge ! Et sans peine ! *(Skrigneg)*

**DIBOANIAÑ / DIBOAÑGNAÑ** [di'bwɑ̃ɲə] : [***dypoaniaff*** 1650] vb. ; Délivrer de sa peine / Soulager

✗ *syn.* : ***dilivrañ, disammiñ, soulajiñ*** ; & *cf.* : ***poaniañ***

**Diboañgnet é bremañ** : Il est maintenant délivré de sa peine *(Skrigneg)* ; **Diboañgnet vije hag ar re-all gantoñ** : Il était délivré de sa peine et les autres avec lui *(Skrigneg)* ; **Oh ! Poent oa daoñ mond 'è, kar klañw oa pell-zo, diboañgnet é** : Oh ! Il était temps qu'il parte aussi, car il était malade depuis longtemps, il est délivré de sa peine *(Skrigneg)*

**DIBOT** ['di,bod-t] : [***dibaot*** 1659] ad. ; Rare

✗ *syn.* : ***boull, rar***

**Dibot ar wirione ha stank ar geier** : La vérité est rare et les mensonges sont courants *(Poullaouen)*

➢ **Dibot (a) wech** : Rarement *(Poullaouen)*

**DIBOUEO / DIBOUESAÑ** [di'bwɛw] [di'bwe:za] : [***dibouezañ*** 1958 ; ***diboësein*** 1723] vb. ; Soulever

✗ *cf.* : ***pouesañ***

**Diboueo ur sac'had-patates** : Soulever un sac de patates *(Plouïe)*

**DIBOULAÑ** [di'bu:lə] : [***diboullañ*** 1992] vb. ; Évacuer / Débarder (bois, fagots, pierres, etc.)

**'H an da gemer ma boc'h da ziboulañ brug dit** : Je vais prendre mon hoyau pour t'évacuer la bruyère *(Poullaouen)* ; **Ar brug-se zo aes da ziboulañ war ur ros sonn ga'r boc'h** : Cette bruyère est facile à évacuer sur un coteau abrupt muni d'un hoyau *(Poullaouen)* ; **Hag a vé troc'het toud ga'r valc'h ha diboulet goude-se, douget da zond lec'h oa sec'h ar prad, an dra-he oa poeñgnus** : Et on coupe tout à la faux, et l'évacuait ensuite, on le portait là où le pré était sec, c'était rude *(Berrien)*

**DIBOULOUTAÑ** [dibu'lutə] : [***dibolodin*** 1700 ; ***dibolota*** 1885] vb. ; Ôter les grumeaux

✗ *cf.* : ***pouloutañ***

➢ **« Mesk ar yod ! Mesk ar yod ! Dibouloutañ ! Dibouloutañ ! Dibouloutañ ! »** : Mélange la bouillie ! Mélange la bouillie ! Ôter les grumeaux ! Ôter les grumeaux ! Ôter les grumeaux ! » (chansonnette pour les enfants) *(Skrigneg)*

**DIBOULTRENNAÑ** [diboul'trɛnə] : [***diboultrenna*** 1931] vb. ; Dépoussiérer

✗ *syn.* : ***disumo*** ; & *cf.* : ***poultrenn***

**DIBOULZENNIÑ** [dibul'zɛn(i)] : vb. ; Dégermer / Enlever les germes de

✗ *syn.* : ***digellidiñ, divoutañ*** ; & *cf.* : ***poulz***

**Diboulzenn' an avalouar, tenn ar poulz 'ziwar'nê, ar re-h(e) so poulz war'nê 'è, tenn ar poulzennou 'vid lakad 'nê dé jerm(iñ) raog hadañ 'nê** : Dégermer les pommes de terre, leur enlever les germes, ils ont des germes aussi, enlever les germes pour les mettre à germer avant de les semer *(Speied)*

**DIBOUPAÑ** [di'bupə] : [***diboupañ*** 1992] vb. ; Écarquiller

✗ *syn.* : ***disklafañ, disklassañ*** ; & *cf.* : ***streufed***

**Dowlagad diboupet** : Yeux exorbités *(Poullaouen)* ; **Diboupet e zowlagad** : Aux yeux écarquillés *(Poullaouen)*

**DIBR** [di:bʳ] : [vx. br. ***dipr*** ; ***dibr*** 1499] n.m. (pl. **diprou** ['dipru]) ; Selle

✗ *cf.* : ***bass, torchenn***

**Lak an dibr war ar c'heseg-konkour** : La selle mise sur les chevaux de concours *(Plonee)* ; **Ha neuhe an dibr-owr hag ar brouss hag ar skrivell ha neuhe ar brid hag ar vaionetes, toud voa preparet** : Et alors la selle en or, la brosse, l'étrille et donc la bride et la baïonnette, tout était préparé *(Plonee)*

**DIBRADAÑ** [di'brɑ:də] : [***dibrada*** 1860] vb. ; Lever (du sol)

✗ *cf.* : ***sevel***

**Pé 'h ee ar oetur vihen ba un toull mennaket zibrade deuh an douar** : Lorsque la petite voiture allait dans un trou quelconque elle se levait du sol *(An Uhelgoat)*

**DIBRENN** ['di,brɛn] : [***dibrenn*** 1868] ad. & n.m. ; Déboutonné (-e) / Dégrafé (-e) / & Tonus

✗ *cf.* : ***prenn***

**Hemañ neus dibrenn e-bed** : Il n'a aucun tonus *(Poullaouen)*

➢ **Ginou dibrenn** : Grande gueule (impudique) *(Poullaouen)*

**DIBRENNAÑ** [di'brɛ̀nə] : [***diprennaff*** 1499] vb. ; Dégrafer (pantalon)

✗ *cf.* : ***bragou, prennañ***

**Ha pé oa kistïon da zibrennañ ma bragou, sort e-bed d'ober** : Et lorsqu'il fut question de dégrafer mon pantalon, rien à faire *(An Uhelgoat)* ; **Ha me ba'n tu-ell d'ar harzh oan 'tibrennañ ma bragou** : Et moi de l'autre côté du taillis, je dégrafais mon pantalon *(Ponvel)*

➢ **Intron Varia Mater Dei / Dibrenn da vragou ha lamp war'nèi !** : (hum.) Sainte Marie Mère de Dieu / Dégrafe ton pantalon et saute-lui dessus ! *(Skrigneg)*

**DI-BRÉSS** ['di,brez-s] : [***dibresse*** 1723] ad. ; Disponible

✗ *syn.* : ***libr, vak*** ; & *cf.* : ***difeurm, préss***

**Ma out di-bréss, ro un taol-lañs din !** : Si tu es disponible, donne-moi un coup de main *(Poullaouen)*

**DIBROUILH / DEBROUILHIÑ** [di'bruʎ] [de'bruʎi] : [***dibrouilhañ*** 1992] vb. ; Débrouiller

✗ *syn.* : *(se –)* ***'n-om zibab***

➢ **En-im zibrouilh** : Se débrouiller / S'en sortir ; **Ar seurésed (e)n-am zibrouilhe** : Les sœurs se débrouillaient *(Skrigneg)* ; **An dud ouïè 'n-om zebrouilh(añ) ga'r br(o)en** : Les gens savaient se débrouiller avec le jonc *(Kleden)* ; **Ya, med 'n-om zibrouilhet mad meus bet gwraet ato !** : Oui, mais je me suis toujours bien débrouillé ! *(Kolloreg)* ; **Pugur daw vïe 'n-im zibrouilh 'vel oamp gouest d'o(be)r !** : Puisqu'il fallait bien se débrouiller comme nous pouvions ! *(Plonee)* ; **Ur wech oan bet punisset, med goude me 'n-om zebrouilhe** : Une fois je fus punie, mais après je me débrouillais *(Poullaouen)* ; **Beñ a-wechou oa krog d'en-om zibrouilh pé vije goull d'ond d'o'r an eureujou** : Ben des fois il commençait à se débrouiller quand on lui demandait d'aller faire les noces *(Skrigneg)* ; **Med (a-)benn oan bet un heurtad me oa krog d'en-om zibrouilh** : Mais dès que j'avais été un bon moment je commençais à me débrouiller *(Skrigneg)* ; **Pa oan-me yowank oa daw d'ar re-yowank be digourdi a-benn en-em zibrouilh** : Lorsque moi j'étais jeune il fallait que les jeunes soient dégourdis pour s'en sortir *(An Uhelgoat)* ; **Mod-all, war an de 'n-om zebrouilhes da basseal 'naoñ d'an heñi gle(v)es konto brezhoneg** : Sinon, en journée tu te débrouillais pour le passer à celui qui tu entendais parler breton *(Poullaouen)*

➢ **Goûd en-im zibrouilh mad ba e labour** : Savoir bien s'y prendre dans son travail ; **Hezh zo un tastoner, oar ket en-im zibrouilh mad ba e labour** : C'est un tâtonneur, il ne sait pas bien s'y prendre dans son travail *(Plouïe)*

**DIBUNAÑ** [di'by:nə] : [***dibunaff*** XVIᵉ] vb. ; Dévider

**Dibunañ ur bellenn-hwlan** : Dévider une pelote de laine *(Lannedern)*

**DICHALAÑ** [di'ʃɑ:lə] : [***dichala*** 1931] vb. ; Rassurer

✗ *cf.* : ***chaliñ***

**Med an otro-person na dichalet anê** : Mais monsieur le recteur les rassura *(An Uhelgoat)*

**DICHAPAÑ** [di'ʃapə] : [***dichapa*** 1922] vb. ; (s') Échapper

✗ *cf.* : ***diflipañ, mond-kuit***

**Pugur ato yee forzig greun dichapet mod-se deus an dornéres, an destumachou vije gwraet deus an dra-he ha vije gwraet un taol valeñn hag a destumet 'n (dr)a-he** : Puisque pas mal de grain s'échappait toujours comme ça de la batteuse, on appelait ça les collectes et on donnait un coup de balai et on ramassait ça *(Pleiben)*

**DICHECHAÑ / DICHEÑCHAÑ** [di'ʃɛʃ(ə)] [di'ʃɛ̃ʃ(ə)] : [***disachañ*** 1992] vb. ; Tirer en sens inverse / Éjecter (*qqn.* dehors) / Extraire en tirant / & Entraîner / Attirer

✗ *cf.* : ***chechañ, tennañ***

◆ Extraire en tirant ; **Hag e un' vise chærr, dow garr e gis-s(e) hag dow vé ba'r gêr, a-wechou tri, (é) ticheñch (a)nê maes dac'h (ar) c'harr, neu'n vise un' karg(añ)** : Et il y en avait un qui charroyait, deux charrettes comme ça et deux sont à la maison, parfois trois, l'extrayant (fumier) de la charrette, il y avait alors un qui chargeait *(Speied)*

➢ **Dichech *ub.* maes** : Éjecter *qqn.* dehors ; **Ha dichech (a)naoñ maes** : Et l'éjecter dehors *(Landelo)*

**DICHIKAN** [di'ʃikən] : [***dizinkan*** 1867 ; ***dichikan*** 1917] ad. ; Qui ne fait pas d'histoires

✗ *cf.* : ***chikan***

**Un dèn dichikan** : Une personne qui ne fait pas d'histoires *(Poullaouen)*

**DICHOUKENNIÑ** [diʃu'kɛni] : vb. ; Arracher la panoufle (d'un sabot de bois, le plus souvent involontairement)

**Nin zichoukenne hoñ re be-vech, neuhe vïen pas 'be(d) ga ma re** : Les nôtres étaient arrachées (panoufles de sabots) à chaque fois, je ne faisais pas longtemps avec les miens (sabots) *(Brennilis)* ; **Dichoukennet ar boutou ha cheu en-dro 'adarr(e) ! Vïe laket frêtennou war'nê** : Les panoufles des sabots arrachés et du grabuge derechef ! On mettait des frettes dessus *(Brennilis)*

**DIC'HOANT** ['di,hwɑ̃n-t] : [***dyhoant*** 1519] ad. ; Apathique / Veule

✗ *syn.* : ***lor***

**Te zo un dèn dic'hoant, ur stêner !** : Tu es une personne veule, un traînard ! *(Poullaouen)*

**DIC'HONI** [di'hɔ̃:ni] : [***dic'hone*** 2005] ad. ; Énorme / Terrible / & Énormément / Terriblement

✗ *syn.* : ***abominabl, brass, terrubl***

**Daon ! Ha eürusamant ! Ha c'hoazh meus poan goude werzhon kerroc'h 'vi(d) a goust diñ ! Kar toud ar pezh so bet da bêo mod-all é dic'honi !** : Dam ! Et heureusement ! Et encore j'ai de la peine alors que je vends plus cher que ce que ça me coûte ! Car c'est énorme tout ce qu'il y a à payer sinon ! *(Skrigneg)*

**DIC'HWENNAÑ** [di'hwɛnə] : [***dic'huënna*** 1732] vb. ; Épucer

✗ *cf.* : ***c'hwenn, low***

**Pé 'n-om zic'hwenne** : Quand il s'épuçait *(Skrigneg)* ; **Ar re a viche c'hwenn zic'hwenne bord ar ru, rujal ba o roched** : Ceux qui avaient des puces s'épuçaient sur le bord de la rue, excités dans leur chemise *(Skrigneg)*

**DIC'HWEO / DIC'HWEÏÑ** [di'hwe:(o/i)] : [***dic'houeza*** 1931] vb. ; (se) Dégonfler

✗ *cf.* : ***c'hweo***

**Hag an dra-he lakegn pé vije dic'hweet un aneval** : Et ils mettaient ça lorsqu'un animal avait dégonflé *(Skrigneg)* ; **(A-)greis-toud a vije o 'n-om sevel, duzhtu vije koueet a-sa ! Pé vije dic'hweet** : Il se levait subitement, aussi tôt tombé debout ! Lorsqu'ils étaient dégonflés *(Skrigneg)* ; **Me meus gwel(e)t ma zad à tic'hweo ur veuc'h ha plantañ an trokar 'n enni ma haot-kaezh !** : Moi j'ai vu mon père dégonfler une vache en plantant le tocard dedans mon pauvre ! *(Skrigneg)* ; **Ur veuc'h c'hweè ha vise daw lak an trokar barzh enni neu'n da zic'hweïñ 'nèi, ba'r c'hostïou am(añ) !** : Une vache gonflait et il fallait lui mettre alors un trocart pour la dégonfler, ici dans les flancs ! *(Kareis)* ; **Ha houzh oa ket braw da c'hweo ! Oh ! Pa vïeh c'hweo an tu a-raog gleeh (a)nèi tic'hweo dre an tu-dreñw !** : Et elle n'était pas facile à gonfler ! Oh ! Lorsque vous la gonfliez de l'avant, vous l'entendiez se dégonfler de l'arrière ! *(An Uhelgoat)*

**DIC'HWINAÑ** [di'hwi:nə] : vb. ; Démêler

✗ *syn.* : ***dilüiañ, diveskañ***

**Daw dit dic'hwinañ da vlew** : Il faut que tu te démêles les cheveux *(Plouïe)*

**DIDALIÑ** [di'dɑ:li] : [***didala*** 1732] vb. ; Défoncer

✗ *syn.* : ***brêiñ, difoñsiñ, difontañ, direwrañ, disac'had, foeltrañ*** ; & *cf.* : ***tal***

**Ur gozh varrikenn didalet !** : Une vieille barrique défoncée ! *(Skrigneg)*

**DIDALVE** [di'da.lve] : [***didaluez*** 1499] ad. ; Indolent / Oisif (-ve) / Sans valeur

✗ *cf.* : ***talveo, talvoudegezh***

**Hezh so didalve !** : Qu'il est indolent ! *(Skrigneg)*

**DIDAMMED** [di'dɑ̃məd-t] : [***didamet*** 1844] ad. ; Ébréché (-e)

✗ *syn.* : ***kontammed***

**Didammed é ar volenn ha faouted !** : Le bol est ébréché et fêlé ! *(Brennilis)*

**DIDAN** [di'dɑ̃:n] : ad. & prép. ; Dessous / Sous (cf. **dindan**)

**DIDAOL** [di'dɔ:l] : [***didaola*** 1931] vb. ; Défaire (le foin)

✗ *cf.* : ***disober, dispenn, foenn, taoler***

**Ha goude-se ar merc'hed neuhe vïe é tidaol ar voenn ga'r vorc'h** : Et ensuite les femmes défaisaient alors le foin à la fourche *(Berrien)*

**DIDOC'HAÑ** [di'dɔɦə] : [***didoc'hañ*** 1992] vb. ; (s') Égrener

✗ *syn.* : ***dishilhiñ*** ; & *cf.* : ***greun, toc'had***

**An hei zo didoc'het ur pennadig so** : L'orge est égrenée depuis un petit bout de temps *(Poullaouen)*

**DIDOKAÑ** [di'dokə] : [***didoga*** 1931] vb. ; (se) Dépuceler

✗ *syn.* : ***dekalotañ*** ; & *cf.* : ***tok***

**Heñ n'é ket didoket c'hoazh** : Il n'est toujours pas dépucelé *(Plouïe)* ; **Hemañ neus ket didoket gwech e-bed** : Il ne s'est jamais dépucelé *(Plouïe)*

**DIDOMAJIÑ** [dido'mɑ:ʒi] : vb. ; Dédommager

✗ *cf.* : ***domaj***

**Pet(r)a rin dit bremañ neuhe 'vid didomajiñ (a)han(ou)t ?** : Que puis-je faire alors pour te dédommager ? *(Skrigneg)*

**DIDOÑ** [di'dɔ̃] : ad. ; Dis donc

**Oh beñ didoñ !** : Oh ben dis donc ! *(Skrigneg)* ; **Me(d) me glêen ket didoñ !** : Mais dis donc, moi je n'entendais pas ! *(Skrigneg)* ; **Beñ didoñ ! Te oar traou 'hat te !** : Ben dis donc ! T'en sais des choses toi ! *(Skrigneg)* ; **Med didoñ ped den zo amañ gi-mañ ?!** : Mais dis donc il y a combien de personnes ici-même ?! *(Landelo)* ; **Eh beñ didoñ 'benn kass ar re-he kuit goud(e)-se an dra-he oa bet ur blijadur hañ !** : Eh ben dis donc avant de les faire partir ensuite il y eut de l'animation ! *(Plouïe)* ; **Oh beñ didoñ ! Ya-ya ! Kar war ar maes vije ket traou mod-se, kompren a res ?** : Oh ben dis donc ! Oui-oui ! Car on ne trouvait pas ce genre de choses à la campagne, tu comprends ? *(Skrigneg)* ; **Med didoñ ! Lar din neuhe ar pezh heus c'hoant da hoûd ! Me laro dit ar pezh heus c'hoant !** : Mais dis donc ! Alors dis-moi ce que tu veux savoir ! Je te dirai ce que tu veux ! *(Skrigneg)*

**DIDORR** ['di,dɔr] : [***didorr*** 1716] ad. ; Infatigable / Sans tracas / Pépère / Pas fatigant (-e)

✗ *syn.* : ***laosk*** ; & *cf.* : ***skuizhus, torriñ***

**Un devezh didorr** : Une journée pas fatigante

**DIDOUCHED** [di'duʃəd-t] : ad. ; Grandi (-e)

✗ *syn.* : ***bras*** ; & *cf.* : ***brassaad, kreskiñ***

➢ **Be erri didouched** : Avoir grandi / Être devenu (-e) plus grand (-e) ; **Hag a ni, pa oamp e'i didouched** : Et nous, lorsque nous étions devenus plus grands *(Skrigneg)* ; **E'i é didouched, brem(añ) é bras !** : Elle a grandi, maintenant elle est grande ! *(Skrigneg)* ; **E'i oa didouched ar verc'h vihen 'benn oa aet d'ar bresel ha lahet oa ba'r vresel 'è, ar vresel p(ev)arzeg !** : La petite fille avait grandi quand il partit à la guerre et il fut également tué à la guerre, la guerre quatorze ! *(Skrigneg)*

**DIDRESS** ['di,drɛz-s] : [***didress*** 1992] ad. ; Sans allure

✗ *syn.* : ***didu*** ; & *cf.* : ***alur, magadurezh, stumm, tress***

**Tud ha loned didress** : Des gens et des bêtes sans allure *(Poullaouen)*

**DIDROUS** ['di,druz-s] : [***didrous*** 1723] ad. ; Sans bruit / Silencieux (-se) / Paisible

✗ *cf.* : ***peuc'h, trous***

**Ene mamp tapet un neubeud boched ha oa didrous gate** : Là-bas nous y avons pris quelques boches, ils étaient silencieux *(Plouïe)* ; **Ha didrous oa pé oa sinet ar peuc'h, oa ket tennou kin** : Et la paix fut signée en silence, il n'y avait plus de tirs *(Plouïe)*

**DIDRUE** [di'drỹ] : [***ditruez*** XVI^e^] ad. ; Cruel (-le) / Sans pitié / Sévère

✗ *syn.* : ***kri, krüel, reud*** ; & *cf.* : ***true***

**Da ma joñj oa kalz-re didru' deus ar merc'hed** : À mon avis on était beaucoup trop cruel envers les femmes *(Plouïe)*

**DIDU** ['di,dy] : [***dydu*** XVI^e^] ad. ; Empoté (-e) / Maladroit (-e) / Pas doué (-e) de ses mains / Sans aucune allure

✗ *syn.* : ***didress, disneuñ, labaskenn, rewr-gaoc'h*** ; & *cf.* : ***alur, magadurezh, stumm, tress, tu***

**Hezh zo un dèn didu** : Il n'est pas doué de ses mains / Une personne sans aucune allure *(Plouïe)*

**DIDÜAL** [di'dyːəl] : [***deduyaff*** 1519] vb. ; Se plaire à / (se) Divertir / Passer le temps

✗ *syn.* : ***divertissañ, passeal an amzer***

**(E)vid didüal an dud** : Pour divertir les gens *(Poullaouen)*

➢ **En-om zidüal** : Se distraire ; **Ya, ah ya ! Ma ! Petra ri ? Daw vé 'n-om zidüal un tamm hañ !** : Oui, ah oui ! Eh bien ! Que veux-tu ? Il faut bien se distraire un peu hein ! *(Poullaouen)* ; **Med red oa d'un yowank 'n-om zidüal ga un dra mennaket** : Mais il fallait que le jeune puisse se distraire avec quelque chose *(Skrigneg)* ; **Red vije dê 'n-om didüal ga un dra m(e)nnañket, houzoh walc'h, sete 'n-om lakent d'o(be)r a-beb-sort traou** : Il fallait qu'ils se divertissent avec quelque chose, vous savez bien, ils se mettaient donc à faire toute sorte de choses *(Skrigneg)*

**DIDÜAMANT** [didy'ɑ̃ːm(ən)] : [***diduamant*** 1958] n.m. (pl. **didüamañchou** [didyɑ̃'mɑ̃ʃu]) ; Divertissement

✗ *cf.* : ***divertissañ***

**Didüamant é 'è !** [didy'ɑ̃ːməde-ɛː] : C'est aussi un divertissement *(Plonee)* ; **Ya, un didüam(ant)** [didy'ɑ̃ːm] : Oui un divertissement *(Plonee)*

**DIDÜED** [di'dyːəd-t] : ad. ; Incapable / Sans prédisposition

✗ *syn.* : ***par-an-ujen-greuñved*** ; & *cf.* : ***kapabl, tüed, tueed***

**Un dèn didüed ha feneant** : Une personne sans prédisposition et fainéante *(Lokmarïa)*

**DIEGI / DIGI** ['diːgə] : [vx. br. ***diochi*** ; ***dieguy*** 1499] n.f. ; Paresse / Flemme

✗ *syn.* : ***lure***

**Digi meus** : J'ai la flemme *(Plouïe)*

**DÏENES** [di'ɛːnəz-s] : [***dieznes*** 1633] n.f. ; Dénuement

✗ *cf.* : ***miser***

**'Zhpenn ba'n dïenes, ba'r viser !** : Plus que dans le dénuement, dans la misère ! *(Poullaouen)*

**DÏENN** ['diːɛn] : [***dyen*** 1633] n.m. ; Crème du lait

✗ *m. comp.* : ***pod-dïenn*** ; *syn.* : ***koaven*** ; & *cf.* : ***amann, laezh, ribout***

**Dïenn zo war ar laezh** : Il y a de la crème sur le lait *(Plouïe)* ; **Dïennañ ar laezh, tenn an dïenn deus ar laezh 'vid o(be)r an amann** : Écrémer le lait, ôter la crème du lait pour faire le beurre *(Berrien)* ; **An dra-he zepand deus pegement dïenn vis(e) ! Ha neuhe vïe kalz traou da renkañ war ur liñser !** : Ça dépend de la quantité de crème qu'il y avait ! Il y avait alors beaucoup de choses à arranger sur le drap ! *(Plonee)* ; **Pé vé braw an amzer d'an nevamzer vé aessoc'h an amann d'ober ! An dïenn vïe dru(o)c'h !** : Lorsque le temps est beau au printemps, le beurre est plus facile à faire ! La crème est plus grasse ! *(Plonee)*

➢ **Laezh dïenn hag-all toud** : Lait entier ; **Ah ya pe berv 'nê vïe gwraet hañ ! Berv ar laezh, pass laezh dïenn hag-all toud, nann, laezh-dïennet hañ !** : Ah oui ou-bien on les bouillait hein ! Bouillir le lait, pas du lait entier, non, du lait écrémé hein ! *(Kolloreg)*

**DÏENNAÑ** [di'jɛ̀nə] : [***dienna*** 1716] vb. ; Écrémer

✗ *syn.* : ***digoavenañ, ekremiñ*** ; & *cf.* : ***ribotad***

**Ha vïe daw dïennañ 'nèoñ c'hoazh a-raog, ga'n ekremeus !** : Et il fallait encore l'écrémer avant, à l'écrémeuse ! *(Sant-Wazheg)* ; **Me meus ket bet 'è dïennet laezh ba poudisi (aha)naon, lod a ree ! E vïe laket-heñw ba'r bodes ha vise dïennet ga'r l(o)a-bod !** : Moi je n'ai pas eu aussi écrémé du lait dans des pots, certains faisaient ! Ils le mettaient dans une bassine et c'était écrémé à la louche ! *(Sant-Wazheg)* ; **Ha vijent friket ha goud(e), beñ d'ar moc'h vije laket, vije laket patates friket ba'r sailh ha vije laket brenn ha laezh pa vije dïennet ar laezh, ar re-he zebe an dra-he** : Et elles étaient écrasées et après, ben on les mettait aux cochons, on mettait les patates écrasées dans le seau, on mettait du son et du lait lorsqu'il était écrémé, ils mangeaient ça *(Berrien)*

**DIEOUL** [djɛwl] : n.m. ; Diable (cf. **diaoul**)

**DIEOUL-AN-EOST** ['djɛwlən,ɛs] : n.m. ; Punaise verte (*Palomena Prasina*)

**Dieoul-an-e's' é an dra-he** : C'est une punaise verte *(Landelo)*

**DÏERC'HEN** [di'ɛ̀rhən] [di'ɛ̀:hən] : [***diarc'hen*** 1659] ad. ; Nu-pieds / Déchaussé (-e)

✗ *cf.* : ***botes, noazh, troad***

**An traou hadet dierc'hen teu diskabell d'ar gêr** : Ce que l'on sème nu-pieds vient nue-tête à la maison *(An Uhelgoat)* ; **'Vid lar(e)d dec'h lar oa ur bern prajou oa ene ha vise red dec'h mond dïerc'hen barzh** : Pour vous dire qu'il y avait énormément de prés et qu'il fallait y entrer pieds nus *(Karais)* ; **Dïerc'hen 'h eemp alïes a-walc'h, pugur é koll(et) hor bouteier ganamp, pé vïe 'n hañw !** : Nous allions assez souvent nu-pieds, puisque nous perdions nos sabots, lorsque c'était l'été ! *(Plonee)* ; **Vïer ket 'vi(d) mond dïerc'hen ba'r parkeier, ar vugwal(e) 'h ee da haloup(a)d dïerc'hen hañ !** : On ne pouvait pas aller nu-pieds dans les champs, les enfants allaient courir nu-pieds hein ! *(Kolloreg)* ; **Bale treid noazh, dïerc'hen, ma vé tap(et) ur rum : Hezh so aet dïerc'hen d'e wel(e) !** : Marcher pieds nus, nu-pieds, si l'on attrape un rhume : Il est allé nu-pieds dans son lit ! *(Laz)* ; **Me(d) pé 'h eeh ba'r prad dïerc'hen deus ar mintin, pé 'h eeh ba'n dour pis(e) anoued, me(d) an dra-s(e) 'h ee kuit ba dow-tri mun(u)t heñ !** : Mais lorsque vous alliez dans la prairie nu-pieds le matin, vous aviez froid lorsque vous alliez dans l'eau, mais ça partait en deux ou trois minutes hein ! *(Kareis)*

**DIFENN / DIVENN** ['difɛn] ['di:vən] : [***difenn*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [di'(f/v)ɛnu]) ; Défense

➢ **Be e zivennou ga *ub.*** : Savoir se défendre / Ne pas se laisser faire ; **Ya-ya ! Hom(añ) (e)ma hi divennou ganti, ya** : Oui-oui ! Elle ne se laisse pas faire, oui *(Skrigneg)* ; **Ya, houzh (e)ma hi divennou gati, vé ket echou da lar(ed) un dra mennañket dèi 'benn né respont(et) !** : Oui, elle ne se laisse pas faire, on n'a pas fini de lui dire quelque chose avant qu'elle n'ait répondu ! *(Skrigneg)*

**DIFENN / DIVENN** ['difɛn] ['di:vɛn] : [***difenn*** 1499] vb. ; Défendre / Interdire

◆ Défendre ; **(E)vid difenn douar Lemeeg** : Pour défendre la terre de Lemezec *(Poullaouen)* ; **Hezh oa lâet ba ene (e-)serr difenn ar vro** : Il y fut tué en défendant le pays *(Landelo)* ; **Difennet é bremañ frêo ar vugwale ba'r skoul** : Il est maintenant défendu de frapper les enfants à l'école *(Plouïe)* ; **Me(d) kem't-ha lared pe-naos oa divennet an traou deuh-ouemp** : Mais histoire de dire à quel point les choses nous étaient défendues *(Skrigneg)* ; **« Labour-sul, labour nul » pugur oa bet difennet, houzes a-walc'h, ga'r relijïon labourad d'ar sul** : « Labour-sul, labour nul » puisque c'était défendu, tu sais bien, par la religion de travailler le dimanche *(Plouïe)* ; **Ya, just a-walc'h ! Da zivenn, da lared lar so moien da vevañ heb delc'hen dismantr an douarou ha brêiañ toud an traou** : Oui, justement ! Pour défendre, pour dire que l'on peut vivre sans continuer à ruiner les terres et tout défoncer *(Poullaouen)* ; **Me meus aneet un' pa oan bihen-tre ha oa ur pennher 'è ha oa difennet daoñ, na ket droad d'ond ga'n heñi na choaset ha 'benn (ar) fin é chomet e-hun !** : J'en ai connu un quand j'étais toute petite qui était également fils unique et on lui avait défendu, il n'avait pas le droit de partir avec celle qu'il avait choisie, pour finir il est reste seul ! *(Plouïe)*

◆ Interdire ; **Ah ya, bet int bet, é bet divennet** : ah oui, ils ont été, ça été interdit *(Berrien)* ; **Med nim oa difennet domp (iv)e, ba'r skoul** : Mais on nous interdisait aussi, à l'école *(Plouïe)* ; **Neu'n oa ket droad da zibiñ kig d'ar gwener, ar vêleien a zifenne hañ !** : Il n'y avait alors pas le droit de manger de la viande le vendredi, les prêtes l'interdisaient hein ! *(Kergloff)* ; **Ha ba'r skol oa divennet din kaoseal brezhoneg med pe-naos mije gwraet mod-all ?!** : Et à l'école on m'interdisait de parler breton mais comment j'aurais fait autrement ?! *(Lokmarïa)*

➢ **En-om zifenn deus** : Se défendre contre ; **Kàer nagn (e)n-om froto oant ket (e)vid (e)n-om zifenn deus ar gwenan** : Ils avaient beau se frotter ils n'arrivaient pas à se défendre contre les abeilles *(Poullaouen)* ; **Ar re vé dilhad gwénn gat(e) pe un dra m(e)nneket ah(e) ha lod, 'bénn 'n-im zifenn a lake un tamm tovañcher du war o fénn 'è** : Ceux qui portent des vêtements blancs ou quelque chose du genre là et certains, pour se défendre, se mettaient aussi un petit tablier noir sur la tête *(Laz)*

**DIFENTIÑ** [di'fɛnti] : vb. ; Dégriser

✗ *syn.* : ***dibenturiñ, divadowiñ, diveviñ***

**Red difentiñ an de war-lerc'h** : Il faut dégriser le lendemain *(Poullaouen)*

**DIFERAÑS / DIFER'S** [di'fèrz-s] : [***diferanç*** 1519] n.f. & ad. ; Différence(s) / Distinction / Différent (-e) / Différemment

✗ *syn.* : ***dishéñvel*** ; & *cf.* : ***cheñchet, héñvel, memes-mod***

◆ Différemment ; **Ha goude neuhe, an int'rramañchou, beñ gwech-all vije gwraet difer's i(v)e 'tre ar re-bowr hag ar re-benvidig** : Et alors après, les enterrements, ben autrefois on faisait aussi différemment entre les pauvres et les riches *(Berrien)*

◆ Différence(s) ; **Vije ket kalz difer's** : Ça ne faisait pas beaucoup de différence *(Plouïe)* ; **Un difer's oa, pe-heñi ?** : Il y avait une différence, laquelle ? *(Plouïe)* ; **Ahe oa difer's da-houde** : Puis, là il y avait une différence *(Plouïe)* ; **Ahe (e)mañ an difer's zo** : C'est là qu'est la différence *(Plourac'h)* ; **Ya, ahe vé gwelet an difer's hañ !** : Oui, là on voit la différence hein ! *(Skrigneg)* ; **Ah ! Difer's vé 'tre an dud hañ ?!** : Ah ! Il y a généralement des différences entre les gens hein ?! *(Skrigneg)* ; **Ahe oa an difer's vras war an dra-se** : C'était là la grande différence à ce sujet *(Plourac'h)* ; **Holalala, pe-sort diferañs so (e)tresse !** : Holalala, qu'est-ce qu'il y a comme différence entre eux ! *(Skrigneg)* ; **Un tamm difer's zo (e)tre ar parrochou hañ !** : Il y a une petite différence entre les paroisses hein ! *(Skrigneg)* ; **Kerber ha Sant-Riwal, ahe zo un difer's (e)tresse** : Il y a une différence entre Kerber et Saint-Rivoal *(Berrien)* ; **Oh ! Oa ket (a) zifer's, an dra-he zepande deuh ar ribout a ha** : Oh ! Il n'y avait pas de différence, ça dépendait de la baratte que tu avais *(Skrigneg)* ; **Ha ma vis(e) difer's, beñ oa daw pêo an difer's, ma oa muioc'h pe neubeutoc'h** : Et s'il y avait une différence, ben il fallait payer la différence, s'il y avait plus ou moins *(Sant-Wazheg)* ; **An dra-h(e) zepand deuh ar laezh a ha 'è ! An hi(ni) na kemed diw veuc'h hag an hi(ni) na deg, houzoh walc'h, oa difer's !** : Ça dépend aussi du lait que tu avais ! Celui qui n'avait que deux vaches et celui qui avait dix, vous savez bien, il y avait de la différence ! *(Skrigneg)*

◆ Différent (-e) ; **Difer's é** : C'est différent *(Skrigneg)* ; **Kalz giriou difer's** : Beaucoup de mots différents *(Lannedern)* ; **Ar bañsïon oa difer's deuh bromañ** : La pension était différente de maintenant *(Kleden)* ; **Ho patat(es) kig-sall, an dra-s(e) zo difer's deus ar pezh so ba'r restaorañiou, restaorañiou kaoc'h !** : Vos patates au lard, c'est différent de ce qu'il y a dans les restaurants, restaurants de merde ! *(Kleden)* ; **Difer's, med ba'r spered oa ket memes-mod, ba'r mod da vadinañ, tud Plone a vadine deus toud an traou !** : Différent, mais ce n'est pas pareil dans l'esprit, dans la façon de plaisanter, les Plonévéziens plaisantaient sur tout ! *(Lannedern)*

◆ Distinction ; **Difer's zo** : Il y a distinction *(Plouïe)* ; **Difer's so etre go(v)el(ed) ha lemmañ** : Il y a distinction entre battre et aiguiser *(Skrigneg)*

**DIFERAÑSIÑ** [dife'rɑ̃.si] : [***diferancaf*** 1575] vb. ; Différencier

✗ *cf.* : ***dispartïañ***

**Ver ket pell 'tiferañsiñ 'nê** : On n'est pas long à les différencier *(Skrigneg)* ; **Dow sort so, gav din, me(d) me, nann, ziferañson ket 'nê an eil deuh egile 'ha !** : Il y a deux sortes, je crois, mais moi, ma foi non, je ne les différencie pas les uns des autres ! *(Skrigneg)*

**DIFEURM** ['di,fœrm] : [***dife(u)rm*** 1732] ad. ; Non loué (-e) / Disponible

✗ *syn.* : ***libr, vak*** ; & *cf.* : ***feurmiñ***

**Chomet oa difeurm an ti** : La maison était restée non louée *(An Uhelgoat)*

**DIFISSIL** [di'fisil] : [***difficil*** 1499] ad. ; Difficile (à satisfaire)

✗ *m. comp.* : ***beg-difissil*** ; *syn.* : ***figus***

**Ar re-difissil neu'n** : Les gens difficiles alors *(Skrigneg)* ; **Houmañ zo difissil a'ha !** : Elle est ma foi difficile à satisfaire ! *(Skrigneg)* ; **Me(d) d'ar mar(e)-t(e) oa ket difissil an dud ! Ha red vis(e) dac'h lak ar pezh a ga(v)èh, ar pezh a pa !** : Mais à cette époque-là, les gens n'étaient pas difficiles ! Il vous fallait mettre ce que vous trouviez, ce que vous aviez ! (vêtements) *(Kareis)* ; **Ma vise klañw ho lon, vise matre'n müoc'h difissil an dud ! Me(d) ma vise yèc'h ho lon, toud oa mad ba ho lon heñ !** : Si votre bête était malade, peut-être que les gens étaient plus difficiles ! Mais si votre bête était saine, tout était bon dans votre bête hein ! *(Kareis)*

➢ **Be difissil war** : Être difficile sur ; **Me zo difissil war ar c'hig terr(u)bl !** : Je suis extrêmement difficile sur la viande ! *(Plonee)* ; **Me zo difissil war ar c'hig ! Oy ! Na kig-loue meus ket emm 'e !** : Je suis difficile sur la viande ! Oh ! Ni la viande de veau dont je n'ai pas besoin non-plus ! *(Plonee)*

**DIFLAW** ['di,flaw] : [***diflaw*** 1992] ad. ; Sans gêne

✗ *syn.* : ***flaw, fliw-flaw*** ; & *cf.* : ***jenañ, nec'hiñ, pinnous***

**Hemañ zo diflaw ha lar toud (a)naoñ** : Il est sans-gêne et dit tout *(Poullaouen)*

**DIFLEMMAÑ** [di'flɛmə] : vb. ; Faire les gros yeux

**Gwel(e)t meus bet lod 'nê 'tiflemm** : J'ai vu certaines d'entre elles (vaches) faisant les gros yeux *(Laz)* ; **Ah ! Ur veuc'h wechou vé diflemmet 'è, vé 'krañchañ ah(e) gis-s(e)** : Ah ! Une vache fait parfois aussi les gros yeux, elle fulmine comme ça *(Laz)*

**DIFLEPED** [di'flèpəd-t] : ad. ; Débraillé (-e)

**« Difleped » zo droch un tammig ba e aluriou** : « Difleped », c'est un petit peu farfelu dans ses allures *(Laz)*

**DIFLIP** ['di,flib-p] : [***diflip*** 1992] ad. ; Fuyant (-e)

**Hezh zo un dèn diflip ha heus ket kalz koñfiañs barzh** : C'est une personne fuyante en qui tu n'as pas confiance *(Plouïe)* ; **Oh hezh zo un dèn diflip, n'é ket braw lak (a)naoñ ba posto sterd, 'houll ket labour sterd** : Oh c'est une personne fuyante, ce n'est pas facile de le mettre à des postes difficiles, il ne veut pas travailler durement *(Plouïe)*

**DIFLIPAÑ** [di'flipə] : [***diflipad*** 1992] vb ; Déraper / (s') Échapper (des mains)

**Diflipet ar pesk deus 'tre e zoworn** : Le poisson lui a échappé des mains *(Poullaouen)*

**DIFLUKAÑ / DIFLUKO** [di'flykə] [di'flyko] : [***difluka*** 1912] vb. ; Éclore / Sortir / & péj. Pondre (pour une femme)

✗ *syn.* : *(sortir)* ***diwanañ*** *(pondre)* ***doiñ***

◆ Éclore ; **À ho(r)tos an dommder (e)maint 'benn diflukañ** : Ils attendent la chaleur pour éclore *(Skrigneg)* ; **Ar preñved teu warne ahe his-se, da ziflukañ warne** : Les vers viennent dessus là comme ça, pour éclore dessus *(Skrigneg)*

◆ péj. Pondre ; **Ah ya ! Prest da zifluko !** : Ah oui ! Prêtes à pondre ! *(Pluskelleg)*

◆ Sortir ; **(E)ma hi dent 'hond da ziflukañ** : Ses dents (à elle) sont en train de sortir *(Skrigneg)*

**DIFONDARDAÑ / DIFANDARDAÑ** [difɔ̃n'dardə] [difɑ̃n'dardə] : [***difondardañ*** 1992] vb. ; (se) Déglinguer / (vulg.) Mettre bas / Tomber bien bas

✗ *syn.* : *(mettre bas)* ***alañ, flutañ, troiñ***

◆ (se) Déglinguer ; **He goetur zo difandardet** : Sa voiture est déglinguée *(Poullaouen)*

◆ Mettre bas ; **Ha noa kasset e wreg d'an ospital da zifondardañ** : Il y envoya sa femme à l'hôpital mettre bas *(Poullaouen)*

**DIFONN / DIVONN / DIVOUNN** ['di,fɔ̃n] ['di,vɔ̃n] ['di,vun] : [***difonn*** 1723] ad. : Improductif (-ve) / Lent (-e) / Lentement / Peu abondant (-e)

✗ *syn.* : *(lent)* ***abaf, doustadig, gouèr*** ; & *cf.* : ***buan, fonnus***

◆ Lent (-e) ; **Dern oa vounnus d'o(be)r ha dern oa divonnoc'h** : Certains étaient rapides à faire et certains étaient plus lents *(Duod)*

◆ Lentement ; **N'ounn ket 'heñw int reishoc'h (iv)e ha divounn a'h agnt hag ar re-he sentint ket koulz (e)vel a ra un lon-keseg (iv)e** : Je ne sais pas si elles sont également plus dociles et elles vont lentement et elles n'obéissent pas autant qu'un cheval non-plus *(Skrigneg)*

**DIFOÑSIÑ / DIVOÑSIÑ** [di'fɔ̃si] [di'vɔ̃si] : [***difonci*** 1659] vb. ; Défoncer

✗ *syn.* : ***brêiñ, difontañ, disac'had, foeltrañ*** ; & *cf.* : ***foñs***

**Lec'h vijemp 'risklañ ha 'tifoñsiñ hom brageier** : Là où nous glissions et défoncions nos pantalons *(An Uhelgoat)* ; **Ma lakèh ar saout ba-lec'h é gwleb 'è, an dra-s(e) añfoñsè ha zifoñsè toud an traou !** : Si vous mettiez aussi les vaches là où c'était humide, ça enfonçait et défonçait tout ! *(Kareis)* ; **Oh ma Doue ! Ur machin mod-se n'ay ket ba'h ar parkeier 'ha ! Hezh a'h a da zivoñsañ parkeier** : Oh mon Dieu ! Une machine comme ça n'ira jamais dans les champs ma foi ! Il va défoncer les champs *(Skrigneg)*

**DIFONTADEG** [difɔ̃n'tɑːdəg-k] : [***difontadeg*** 1992] n.f. (pl. **-ou** [difɔ̃nta'dɛːgu]) ; Défonçage (de guéret)

✗ *cf.* : ***boc'h, hawreg, marr, torriñ-hawreg, trañch***

**An difontadeg-hawr war-lerc'h ar bresel** : Le défonçage de jachère à la houe après la guerre *(Poullaouen)*

**DIFONTAÑ** [di'fɔ̃ntə] : [***difonti*** 1659] vb. ; Défoncer / Défricher

✗ *syn.* : *(défoncer)* ***brêiñ, difoñsiñ, disac'had, foeltrañ*** *(défricher)* ***drailhañ, diharzhañ, torriñ-hawreg***

◆ Défricher ; **Ha goude-se pa vije difontet gad an ar a zisplanter ar lann hag ar chouchou-banal** : Et ensuite lorsqu'on défrichait à la charrue on arrachait la lande et les souches de genêt *(Berrien)* ; **An ar oa sañse(t) 'n heñi na dow zorn ba-dreñw ah(e) gis-se, 'benn vise-nom 'tifont(añ) an douar-lann droie** : L'araire était censément celui qui avait deux mancherons à l'arrière là comme ça, quand nous défrichions la terre d'ajonc il travaillait (la terre) *(Speied)*

- **Ar-difontañ** : Charrue à défricher ; **An alar da zifont(añ), an alar vras** : La charrue à défricher, la grande charrue *(Laz)* ; **Ar c'hentañ ar oa deut é an ar-difontañ** : La première qui était apparue c'est la charrue à défricher *(Berrien)* ; **D'ar merc'her vije tud 'tifontiñ gad alariou** : Le mercredi les gens défrichaient avec des charrues *(An Uhelgoat)*
- **Difontañ-douar** : Défricher la terre ; **Ar stertañ toud vije dê pé vïer 'tifontañ-douar** : Le plus difficile pour eux c'était lorsqu'on défrichait la terre *(Plouïe)* ; **Difontañ-douar oa troiñ douar-lann ga'n ar bras ha vïe c'hwec'h-eizh chô war (a)n ar** : Défricher la terre c'était travailler la terre d'ajonc avec la grande charrue et il y avait six sept chevaux à la charrue *(Plouïe)*

**DIFORMIÑ / DEFORMAÑ** [de'fɔrmə] [de'fɔrmə] : vb. ; Déformer

✗ *cf.* : ***formañ, krabossañ***

**Deformet e ano** : Son nom (est) déformé *(Plouïe)* ; **An dra-he zo ur gomz deformet** : C'est un mot déformé *(Plouïe)* ; **Mem-mod ha'n dén kamm oa, diformet e droad oa** : Il était comme un boiteux, son pied était déformé *(Plonee)*

**DIFOUTRE** ['di,futrᵊ] : [***difoutre*** 1879] ad. ; Indifférent (-e) (pas concerné (-e))

✗ *cf.* : ***foutr***

**Petram out difoutre-kàer** ['di,futrᵊ'kɛ̀:r] : Ou bien tu es totalement indifférent *(Poullaouen)*

➢ **Be difoutr ga** : Être indifférent à ; **Negn ket souetet blavezh mad diñ, pitoiabl é memes-tra gwel pe-gen difoutr eint memes-tra ga'r re-all** : Ils ne m'ont pas souhaité la bonne année, si ce n'est pas pitoyable de voir à quel point ils sont quand-même indifférents aux autres *(Skrigneg)*

**DIFRAMMAÑ** [di'frɑ̃mə] : [***difframa*** 1659] vb. ; Arracher (retirer avec violence)

✗ *cf.* : ***displantañ, tennañ***

**Diframmet ma dilhad** : Mes vêtements arrachés *(An Uhelgoat)*

**DIFRÊJOU** [di'frɛ:ʒu] : [***difrejoù*** 1970] ad. ; Sans frais

✗ *syn.* : ***digoust*** ; & *cf.* : ***frêjou, misou***

**DIFREKAÑ** [di'frekə] : [***diffretaff*** XVIᵉ] vb. ; Frétiller / Remuer / Se débattre

✗ *syn.* : *(débattre)* ***dibatañ*** *(frétiller)* ***friantañ*** *(remuer)* ***fichal, fistoulad, remüiñ*** ; & *cf.* : ***frek***

◆ Frétiller ; **Ha c'hwi ! Pe-sort mod ret pé peus pesketet ? Me meus bet gwelet (aha)nac'h kemer ar pesk ba ho torn ar mod-se ha digor o c'hov hag a ve-hègn 'tifrekañ ba ho torn !** : Et vous ! Comment faites-vous lorsque vous avez pêché ? Je vous ai vu prendre le poisson dans votre main comme ça et leur ouvrir le ventre alors qu'ils frétillent dans votre main ! *(Sant-Wazheg)*

◆ Se débattre ; **Ha lake ar fissellenn a-raog ha gwraet ur skloum 'zigantoñ da basseal i zorn-all barzh kuit dèoñ da zifrekañ barzh da zond maes en-dro** : Et il mit une d'abord une ficelle et un nœud pour y passer son autre main afin d'éviter de se débattre à l'intérieur pour ressortir *(Kolloreg)*

➢ **Frekañ ha difrekañ** : Se contorsionner ; **Ha serr frek' ha difrek', Gewr bras na gall dond-kuit** : En se contorsionnant, le grand Gewr put s'enfuir (Landelo)

**DIFRESAÑ / DIVRESAÑ** [di'fre:zə] [di'vre:zə] : [***difresañ*** 1992] vb. ; Déchirer

✗ *syn.* : ***divregañ, drailhañ, fregañ*** ; & *cf.* : ***fresañ***

**Just a-walc'h ! Pé vé o bilhed gante zivreseint** [zi'vre:zɛɲ] **(a)nèeñ ha lakaegn (a)n heñi-ell ma negn c'hoant** : Justement, lorsqu'ils ont leur bulletin ils le déchirent et mettent l'autre s'ils veulent *(Kalaner)*

**DIFRÏAÑ** [di'fri:ə] : [***difriañ*** 1992] vb ; Couper le nez / Couper à l'avant

✗ *cf.* : ***fri, troc'hañ***

**Difrïet ma boutou-lèr** : Mes souliers sont coupés à l'avant *(Poullaouen)*

**DIFRINKAÑ** [di'friŋkə] : [***difrinka*** 1869] vb. ; Se débattre / Se tortiller

➢ **Frinkañ ha difrinkañ** : Se tortiller dans tous les sens ; **Me(d) lod a frinke hag a zifrinke kement ken a gallent 'è machinañ o lass** : Mais certains se tortillaient tellement dans tous les sens qu'ils pouvaient machiner leur lacet *(Skrigneg)*

**DIFRISAÑ / DIFRICHAÑ** [di'fri:zə] [di'friʃə] : [***difrisañ*** 1992] vb. ; Défriser

✗ *cf.* : ***frisañ***

**Me ma renket diskiñ difrichañ ha hadkomañs ha-toud, (a-)benn ar fin oan-me ur sort championñ d'o(be)r stamm** : J'ai dû apprendre à défriser et recommencer et tout, pour finir j'étais une sorte de championne pour faire du tricot *(Skrigneg)*

**DIGABLUS** [di'gɑ:blyz-s] : [***digablus*** 1932] ad. ; Non coupable

✗ *cf.* : ***koupabl***

**Da brouiñ lar out digablus** : Pour prouver que tu es non coupable *(Poullaouen)*

**DIGAD / DEGAD** [diga(d)] [dega(d)] : [***digant*** 1499] conj. ; (d') Avec / À (aux) / De la part de / Par l'intermédiaire de

✗ *syn.* : ***gad*** *(de la part de)* ***a-beurzh***

◆ À ; **Goulennit digad an archerien** : Demandez aux gendarmes *(Ar Fouillez)* ; **Sell ar person a houlle diga Yves** : Et voilà le recteur qui demanda à Yves *(Lokmarïa)* ; **Daon goa sur ! Goull(e)t oa digantoñ p(a) oa e(rr)i ba'r yêr** : Mais si certainement ! On lui avait demandé lorsqu'il arriva à la maison *(Skrigneg)* ; **Ha goullet degante hag-eñw nisent bet beb a vanne lambig** : Je leur ai demandé s'ils voulaient bien prendre chacun un verre d'alambic *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ale ! Hemañ na kalz a draou da houll diganes, a lare** : Allez ! Il avait beaucoup de choses à te demander, disait-il *(Skrigneg)* ; **Me houlle digantoñ ma (e)n-im gontante ree amañ hi-mañ** : Je lui demandais s'il s'accommodait ici-même *(Berrien)* ; **Ha sete heñw houlle deganin-me mond ba'r c'hrow neuhe da wel petra oa ba'r c'hrow** : Et il me demanda alors d'aller dans la crèche pour voir ce qui s'y trouvait *(Ar C'hastell-Ne)* ;

◆ (d') Avec ; **Ur breur diñ na bet un tamm akordeoñ bihen, n'ounn ket diga piw 'ha** : Un de mes frères avait eu un petit accordéon, ma foi je ne sais pas avec qui *(Skrigneg)* ; **Neuhe vïe gwraet mignoc'h diga'r laezh ha mïoc'h-mïañ saout-lard** : Alors on faisait plus avec le lait et de plus en plus de vaches à viande *(Plouïe)*

◆ De la part de ; **Ah ! Me meus bet ur sakre kado diga ma mab !** : Ah ! Moi j'ai eu un sacré cadeau de la part de mon fils ! *(Skrigneg)*

◆ Par l'intermédiaire de ; **Hezh anee ur bern tud, set' me zo aneet ba Kleden diga hezh** : Il connaissait énormément de gens, je suis donc connu à Cléden par son intermédiaire *(Speied)*

➢ **Avalou zo diga'r wênn** : L'arbre donne des pommes ; **Ya, me(d) an di-all oa ur bern avalou oa aw, pemp pe c'hwec'h digan ar wênn hag so e(rr)o aw dija !** : Oui, mais l'autre jour il y avait énormément de pommes qui étaient mûres, l'arbre en donnant cinq ou six qui sont déjà mûres ! *(Poullaouen)*

**DIGAOLAÑ** [di'goːlə] : [***digaolañ*** 1992] vb. ; Effaner

✗ *syn. :* ***digorzenniñ*** *; & cf. :* ***kaol, korz***

**Me meus bet tenn(et) petrabes, digaolañ 'nê ha kargañ 'nê…** : J'ai eu arraché les betteraves, les effaner et les charger… *(Ponvel)*

**DIGARE / DEGARE** [di'gɑːr(e)] [de'gɑːr(e)] : [***digarez*** 1499] n.f. (pl. **-chou** [diga'reʆu]) ; Occasion / Prétexte

✗ *syn.* : *(occasion)* ***gwechad, okasïon***

**Meus ket bet degar' dé gaoseal gante** : Je n'ai pas eu l'occasion de leur parler *(Speied)*

➢ **Roiñ an digare da *ub.* da** : Donner l'occasion à *qqn.* de ; **Yann-Bêr neus rôet an digar' dit da lared ar pezh pa c'hoant** : Yann-Bêr t'as donné l'occasion de dire ce que tu voulais *(Plouïe)*

➢ **War-digare / War-zigare** : Sous prétexte que ; **Me(d) an dra-he oa hag mouchet ar sent war-zigare oa aet ar c'hleier da Rom** : Mais il y avait ça et on voilait les saints sous prétexte que les cloches étaient parties à Rome *(Skrigneg)* ; **Me mije korrijet 'nèi, med me (e)mon ket 'vid kaoud mé marw ! N'on ket 'vid bi lâet ga hi zad ! War-digar' voa lesket 'nèi d'o(be)r hi fenn !** : Je l'aurais corrigée, mais je ne veux pas trouver la mort ! Je ne veux pas être tué par son père ! Sous prétexte qu'on ne la laissait faire qu'à sa tête *(Plonee)* ; **Hag meus choñj oan bet frêet ga ma mamm war-digar' ma tapet un awal deus un' gozh, despugnet 'naoñ 'ziwar an hent ha torchet 'naoñ hag da zebiñ !** : Et je me rappelle que j'avais été fouetté par ma mère sous prétexte que j'avais pris une pomme d'une vieille dame, je l'avais ramassée sur la route, essuyée et mangée ! *(Plonee)*

**DIGASS / DEGASS** [di'gas] [de'gas] : [***dicacc*** 1530] vb. ; (R)amener / (R)apporter / & Passer *qqchose* à *qqn.*

✗ *m. dér.* : ***haddigass*** ; *syn.* : *(rapporter)* ***dond udb. gantoñ en-dro*** ; & *cf.* : ***kass***

◆ Amener ; **Beñ digasset vijent tal an ti** : Ben on les amenait en vis-à-vis de la maison *(Skrigneg)* ; **Pa oa digasset hezh kozh war ar plass** : Lorsqu'on amena ce vieux sur place *(Ponvel)* ; **(A-)bénn pevar(e) zigasso-hègn an taolio ?** : Quand est-ce qu'ils amèneront les tables ? *(Laz)* ; **Degasset na kalz a dud d'ar barros, da Skrigneg** : Il avait amené plein de gens à la commune, à Scrignac *(Skrigneg)* ; **Ha nagn ket gallet digass un dakenn-dour d'an nec'h anê** : Et ils ne purent amener une seule goutte d'eau en haut *(Speied)* ; **Hag (a-)wechou vïe digasset domp ur lapin bew pe ur yar** : Et parfois on nous amenait un lapin vivant ou une poule *(Sant-Wazheg)* ; **Med oè ket interret heñ ba Kergrist, digasset oè da interriñ da Rostrenn** : Mais il ne fut pas enterré à Kergrist, on l'amena se faire inhumer à Rostrenen *(Kergrist)* ; **Mamm teue da zigass hoñ lein domp 'hid an hent, da ma breur ha din** : Maman prenait la route pour venir nous apporter notre repas de midi, à mon frère et à moi *(Brennilis)* ; **Noa digasset anèi d'ar jañdermeri da Rostrenn ha oa chomet ase neu'n, oh c'hwerc'h mis a-peu-prè, ba'r jañdermeri** : Ils l'amenèrent à la gendarmerie de Rostrenen et elle resta donc là, oh six mois à peu près, dans la gendarmerie *(Kergrist)*

◆ Apporter ; **Digass ar skeul d'ond war'ha(n)on !** : Apporte-moi l'échelle *(Poullaouen)* ; **Pegur teuent da zigass (a)nê domp ga'r c'hamioñ** : Puisqu'ils venaient nous les apporter en camion *(Ar C'hastell-Ne)* ; **An dra-s(e) zigassè kleñvejou ha mildiou war'nê** : Ça leur apportait des maladies et le mildiou *(Kleden)* ; **Na drailh(et)-heñw, digasset ur gordenn-goat !** : Il hacha, apporta une corde de bois *(Landelo)* ; **Me zo deut da zigass un tamm koat dec'h da dommañ** : Je suis venu vous apporter un peu de bois pour vous chauffer *(Skrigneg)* ; **Un antreprener da zond da droc'h ar mais ha da zigass kirri ha toud** : Un entrepreneur pour venir couper le maïs et apporter des charrettes et tout *(Kergloff)* ; **Ha digasset arc'hant hag owr ha neu'n ur chô oa kasset dèi (iv)e** : De l'argent et de l'or apporté, on lui apporta alors aussi un cheval *(Landelo)* ; **Hag am(añ) vise daw dougen 'nê toud ga'r sac'h 'benn digass(ed) 'nê ba-lec'h a vise kaled** : Et ici il fallait toutes les porter en sac avant de les apporter là où c'était dur (le sol) *(Brennilis)*

◆ Passer *qqchose* à *qqn.* ; **Be ho un tamm kig ? – Ya, digass un tamm diñ !** : Veux-tu un peu de viande ? – Oui, passe-m'en ! *(Skrigneg)*

◆ Ramener ; **Ha na digasset anèoñ gantoñ d'ar gêr** : Il le ramena à la maison *(Skrigneg)* ; **Ur morailh a zo ur machin ar mod-se hag ur pezh bazh hag a vé degasset ar mod-se, an dra-he vé morailhet an noñr** : Un verrou c'est un machin comme ça et un gros bâton qu'on ramène comme ça, ça c'est verrouiller la porte *(Skrigneg)*

◆ Rapporter ; **Digasset meus ur sac'had bleud ganin** : J'ai rapporté un sac de farine *(Landelo)* ; **Gwraet a-walc'h mïe ur mod da zigass arc'hant doc'h** : J'aurais bien une méthode pour vous rapporter de l'argent *(Landelo)* ; **Digasset ganec'h ar pakad bleud deus ar gard-mañje** : Rapportez le paquet de farine du garde-manger ! *(Poullaouen)* ; **Ha Marjannig d'an traoñ tigass toud ar materiel gati** : Et Marjannig de descendre rapporter tout le matériel *(Poullaouen)* ; **Ar re-s(e) negn ket moien da zigass (a)nèeñ kuit** : Ils ne peuvent pas le rapporter *(Plourac'h)* ; **Med nann, digasset vije deus an Norvej matrehe** : Mais non, on le rapportait peut-être de Norvège *(Skrigneg)* ; **Med oh daon ! Kevin a zigasseche ur ouestad bennaket demp deus Paris** : Mais oh dam ! Kevin nous rapporterait une boîte de Paris *(Skrigneg)* ; **Ha klask a ri un neubeud plantennou da zond ganit ! 'Vel a gari a zigassi ganit heñ !** : Tu chercheras quelques plantes pour les rapporter ! Tu en rapporteras comme il te

plaira hein ! *(Sant-Nigouden)* ; **Hag chokola(d) vije digass't dèi ga hi mab, pugur heñ oa ba'h ar broiou-all ha dre-am(añ) vije ket ka(v)et pad ar vresel, me(d) houzh a nije ha me ouïe !** : Et son fils lui rapportait du chocolat, puisqu'il était à l'étranger et on n'en trouvait pas par ici pendant la guerre, mais elle en avait et moi je savais ! *(Skrigneg)*

- **Digass amann ba'r ribout** : Produire du beurre dans la baratte ; **Wechou vïe daw bi pell 'tigass amann ba'r ribout** : Il fallait parfois prendre du temps pour le produire du beurre dans la baratte *(Sant-Wazheg)* ; **Me(d) dé gomañs oa ur poufèr un tamm a(he), ma peus c'hoant, a-wechou vïe daw bi pell 'tigass amann barzh ! Vïe daw skoiñ alïes** : Mais au départ il y avait une marmite en quelque sorte là, si tu veux, parfois il fallait mettre du temps pour y produire du beurre ! Il fallait battre souvent *(Sant-Wazheg)*
- **Digass en-dro** : Rapporter ; **(A-)benn voa deuet heñw d(a) zigass ma velo din (e)n-dro** : Avant qu'il ne revienne me rapporter mon vélo *(Sant-Wazheg)* ; **Un neub(eud) blavechou war-lerc'h oa deut da zigass en-dro toud ar paperiou ha toud an arc'hant** : Quelques années après il vint rapporter tous les papiers et tout l'argent *(Landelo)*
- **Digass kaos an otro-Doue** : Apporter la parole de Dieu ; **Komañs oa da ganañ kantikou ha d'o(be)r presegennou ha digass kaos an otro-Doue d'ar baotred ha-toud** : Il commença à chanter des cantiques, à faire des prédications et apporter la parole de Dieu aux gars et tout *(Landelo)*
- **Digass-maes** : Enlever ; **Sete 'bénn-neuhe ar roud vïe debloket, digasset-maes ha lakeet lard ba'n tu-s(e)** : Donc pour-lors la roue était débloquée, enlevée et on mettait de la graisse sur ce côté-là *(Laz)*
- **Digass soñj da *ub.* (deus / da) *udb.*** : Faire penser à *qqn* à *qqchose* ; **Da 'n dra-(ho)nt zigassè choñj din da mé liorzh c'hoazh, 'vid 'h o(be)r 'vel-dê 'touariñ 'valouar** : D'ailleurs ça me faisait penser à mon potager, pour faire comme eux buttant les pommes de terres *(Speied)*
- **Digass soñjou neve** : Apporter de nouvelles idées ; **Ar re oa wa'n oad oa bet ba'r bresel, oa bet prisonier, na gwel(e)t ba b(e)-lec'h-ell pe-sort mod basseè an traou ha na digass(et) joñjou ne(ve) ba'r vro, ma peus c'hoant** : Les gens âgés étaient allés à la guerre, furent prisonniers, virent ailleurs comment ça se passait et apportèrent de nouvelles idées au pays, si tu veux *(Kleden)*
- **Digass *udb.* d'an traoñ** : Abaisser *qqchose* : **Hete vije delc'het d'o(be)r an dra-he, med tre lem a nag a ziskenne an dorchenn a vije dïaessoc'h digass 'nèi d'an traoñ !** : On continuait donc à faire ça, mais par là où le coussin descendait, c'était plus difficile de l'abaisser ! *(Skrigneg)*
- **Kass-ha-digass** : Transbahuter (cf. **choukata**)

**DIGELLIDIÑ / DIGILLIDIÑ** [digɛ'li:di] [digi'li:di] : [***digellida*** 1931] vb. ; Dégermer / Enlever les germes de

✗ *syn.* : ***diboulzenniñ, divoutañ*** ; & *cf.* : ***avalou-douar, kellidiñ, patates, pato***

**Digillidiñ ar patates** : Dégermer les patates *(Plouïe)*

**DIGEMER** [di'gemɛr] [di'gɛ̃mər] : [***tiquemer*** 1659] n.m. ; Accueil / Réception

**DIGEMER / DEGEMER** [d(i/e)'gemɛr] [di'gɛ̃mər] : [***dyquemer*** XVI[e]] vb. ; Accueillir

**Digemeret oun bet** : J'ai été accueilli *(Lannedern)* ; **Oh memes-tra zigemeres aha(n)on mad ! Mad é ar pezh heus gwraet din** : Oh quand-même tu m'accueilles bien ! Ce que tu m'as fait est bon *(Skrigneg)* ; **Pé oa-hañw digoueet ba'r Rusquec, fei oa bet digemeret mad a-walc'h ga Gewr bras** : Lorsqu'il arriva au Rusquec, ma foi il fut assez bien accueilli par le grand Gewr *(Landelo)* ; **Me(d) an dra-he zo braw 'vel-kent, kaoud ur bochad-tud da zigemer 'han(o)h ar mo(d)-se !** : Mais c'était tout de même beau d'avoir un groupe de gens pour vous accueillir comme ça ! *(Skrigneg)* ; **Hag amañ zo deut tud deus an Irak ha tou'n dra-he, tri c'houblad so digemeret amañ ba'r C'hastell-Ne, bugale gate** : Et des Irakiens et tout ça sont venus ici, trois couples sont accueillis ici à Châteauneuf-du-Faou, accompagnés d'enfants *(Pleiben)*

- **En-om (d/z)igemer (da / evid) + *vb.*** : S'y prendre pour + *vb.* ; **Ar re ouïe pe-naos da 'n-om zigemer d'ober ur labour aes ha dalc'h d'hond ingal ga'r park** : Ceux qui savaient comment s'y prendre pour faire un travail facile et continuer d'avancer de façon régulière dans le champ *(Plouïe)* ; **Ha nagn gouïet pe-naos na 'n-om degemeret 'vid tenn i gontell maes i ho(de)ll ha 'vid tañva ar rost !** : Et ils avaient su comment il s'y était pris pour enlever le couteau de sa poche et pour goûter le rôti *(Skrigneg)* ; **Ha neu'n ma ouïe-heñw 'n-om digemer ga'r re vïe (a)ssames gantoñ, bid agreabl deuh ar re vis(e) (a)ssames gantoñ, eh beñ hezh vise admiret ga an dud !** : Et alors s'il savait s'y prendre avec ceux qui l'accompagnaient, être agréable avec ceux qui l'accompagnaient, eh ben les gens l'admiraient ! *(Kleden)*

**DIGENTAÑ / DIGENTOÑ** [di'gɛ̃ⁿtə] [di'gɛntə] [di'gɛntɔ̃] : [***digentañ*** 1992] ad. ; Au départ / D'abord / Pour commencer

✗ *m. comp.* : ***bouton-digentañ*** ; & *cf.* : ***kentañ***

◆ Au départ ; **Digentañ me ma diw gaseg** : Au départ j'avais deux juments *(Skrigneg)* ; **Ur gwel(e) vïe alïes ba-kich' an tan ba ka(s)imant partoud digentañ** : Il y avait souvent un lit à côté du feu quasiment partout au départ *(Plonee)* ; **Hag pa oa-ñw, pad ur mare, digentañ drôe mad walc'h an traou** : Et lorsqu'il était, pendant un temps, au départ ça tournait assez bien *(Ar Fouillez)* ; **Eo ! Da ziveo vije gwraet mo(d)-se, me(d) digentañ vije ket d'an owen a boaheche ket !** : Si ! En dernier on faisait comme ça, mais pas au départ de peur qu'il ne cuise pas ! *(Skrigneg)* ; **Digentañ ar re-gentañ oa deut oa ar *Bintje*, a-raog vije patates ru ha neuhe re-wenn, ar re-he oa *Abondances*** : Au départ les premières qui étaient apparues étaient les Bintjes, avant il y avait alors des patates rouges et des blanches, c'étaient les Abondances *(Skrigneg)*

◆ D'abord ; **Ba Plourac'h oain komañs digentañ** : J'avais d'abord commencé à Plourac'h *(Karnod)* ; **Gwerzhet da Verrien digentañ ha goude neuhe un'-all deus Plougras ahe na prenet 'nèi** : Elle fut tout d'abord vendue à

Berrien et alors après un autre de Plougraz l'avait achetée *(Skrigneg)* ; **Rodellet vise ar voenn digentañ ha vise tapet neu'n ga'r vorc'h ha vise gwraet ar gargad neu'n** : On enroulait d'abord le foin, on le prenait avec la fourche et on faisait alors le chargement *(Berrien)* ; **C'hwi garge kreis ar c'harr digentañ hag an dow benn war-lerc'h, set' go(ude)-se an dra-he vise aes dé denn-maes** : Vous chargiez d'abord le centre de la charrette et après les deux bouts, c'était donc ensuite facile à extraire *(Speied)*

◆ Pour commencer ; **Bon, pe-sort heñi 'o ba digentañ 'o ?** : Bon, ce sera lequel pour commencer ? *(Poullaouen)*

➢ **Da zigentañ (toud)** : Au (tout) départ / Pour commencer / Tout d'abord ; **Oh da zigentañ Marc'harid lar** : Oh pour commencer Marguerite dit *(An Uhelgoat)* ; **Da gowess oa aet da zigentañ** : Il était parti se confesser pour commencer *(Lokmarïa)* ; **Ah ya, arsa ! Da zigentoñ ya 'ha** : Ah oui, ah ça ! Au départ oui ma foi ! *(Poullaouen)* ; **Eo ! Da zigentañ vijent ba'r yêr** : Si ! Au départ ils étaient à la maison *(Skrigneg)* ; **D(a) zigentañ toud vïe daw despun an avalou !** : Au tout départ il fallait ramasser les pommes ! *(Skrigneg)* ; **D(a) zigentoñ un dén a glasko o(be)r ar pajou** : Pour commencer une personne cherchera à faire les pas *(Plourac'h)* ; **An heñi oa hond da sevel da zigentañ toud** : Celle qu'il allait construire au tout départ *(Landelo)* ; **Da zigentañ na bet passeet ba'r bourk da krec'h** : Au tout départ il était passé dans le haut du bourg *(Skrigneg)* ; **Be oa ar re benvidig da zigentañ toud hag ar re bowr** : Il y avait tout d'abord les riches puis les pauvres *(Plouïe)* ; **Da zigentañ 'h een ga'r saout da ziwoull 'nê ba'r parkeier** : Au départ j'allais avec les vaches pour les gardes dans les champs *(Plouïe)* ; **Ah da zigentañ, ah nann ! Ah me reen ket 'e, me ràe ma re d'ar chach...** : Ah au départ, ah non ! Ah je ne faisais pas non plus, je donnais les miennes aux chiens... *(Skrigneg)* ; **Da zigentañ-toud memes-tra vije dresset tôennou ha traou mo(d)-se, oa ket a labour** : Au tout départ quand-même on réparait les toitures et les choses comme ça, il n'y avait pas de travail *(Kalaner)* ; **Ha an heñi vije e(rr)o d(a) zigentañ ba ar penn hag a gall(e) touch d'an heñi-ell, heñ honee** : Et celui qui arrivait en premier au bout et qui pouvait toucher l'autre, il gagnait *(Duod)* ; **Da zigentañ ma lemes 'naoñ maes so moien dit da drec'hiñ 'naoñ ha maleürusañ 'naoñ un tamm gad ar fourchetes d'o(be)r brujun** : Au tout départ si tu l'extrais tu as la possibilité de le couper et de le disloquer un peu avec la fourchette pour faire des miettes *(Skrigneg)*

**DIG-EÑW / DIG-AÑW** [di'gẽw] [di'gɑ̃(w)] : Interrogative indirecte / Conj. ; Que / Qui / Si

✗ *syn.* : ***hag-eñw*** ; & *cf.* : ***ma***

◆ Que ; **A-wechou vije berniet ar voenn, pugur vije owen dig-eñw teufe ar glô, pe an a(v)el, pe fout-petra war'nê** : Parfois on mettait le foin en tas, car on avait peur que la pluie, le vent, ou quoique ce soit ne vienne dessus *(Plouïe)*

◆ Qui ; **Ba toud ar vro, dre ahe oa kimed heñi ar Rusquec dig-heñw oa ket bet lipet, oa ket bet devet** : Dans tout le pays, par ici il n'y avait que celui du Rusquec qui ne fut pas détruit, qui ne fut pas brûlé *(Landelo)*

◆ Si ; **N'ounn ket dig-hañw oa dèoñ...** : Je ne sais pas si c'était à lui... *(Brennilis)* ; **Med ahe n'ouzon ket dig-añ é gwir** : Mais là je ne sais pas si c'est vrai *(Landelo)* ; **Passeal ar reve (e)vid goûd dig-eñw vênt mad da ve soudard** : Passer le conseil de révision pour savoir s'ils sont aptes à devenir soldat *(Plouïe)* ; **Hag oa aet da houll dig-heñw vïe ket bet rôet kolïou dèoñ** : Et il alla demander s'il n'y avait pas eu des taureaux pour lui *(Landelo)* ; **Da weled dig-heñw voan gouest d'o(be)r, pell poa lar(et) din** : Pour voir si j'étais capable de le faire, tu me l'as dit il y a longtemps *(Plonee)* ; **Med daw din goull ga Raymond di'g-eñw gaosev mad ar brezhoneg !** : Mais il faut demander à Raymond s'il parle bien le breton ! *(Brennilis)* ; **Ha sete pé welen d'ar lun mod-se, pé ouïen, me yee d'ar buro hag a houlle dig-heñw vise ket breton e-bed ba'r prijon** : Et donc lorsque je voyais le lundi comme ça, quand je savais, j'allais au bureau et demandais s'il n'y avait aucun breton en prison *(Ar C'hastell-Ne)*

**DIGERIÑ** [di'gɛːri] : vb. ; Ouvrir (cf. **digoriñ**)

**DIGLOS** ['di,gloz-s] : [***disclos*** 1650] ad. ; Disjoint (-e) (ouvert (-e))

✗ *syn.* : ***disjunt*** ; & *cf.* : ***klos***

**Diglos é ar voger** : Le mur est disjoint *(Berrien)*

**DIGLOUNKAÑ** [di'gluŋkə] : vb. ; « Décoasser » (tuer les crapauds qui coassent)

✗ *cf.* : ***klounk, lahañ, tousseg***

**Damaig me ziglounko 'han(ou)t ! Me (e)ma ma voenn da zespugn ! (E)ma ket ar momed dit dond da ganañ amañ hi-mañ !** : Tout à l'heure je vais vous passer l'envie de coasser ! J'ai mon foin à ramasser ! Ce n'est pas le moment de venir coasser ici ! *(Skrigneg)*

**DIGN-HA-DAON** ['diɲa,dɑ̃wn] : onom. ; Ding dong

✗ *cf.* : ***bazhoulenn, kloc'h, sonañ***

**Pier ouïe mond da beg an tour ha lak ur sac'h en-dro d'ar vazhoulenn ba'r c'hloc'h ha kàer nïe ar c'hloier chech war ar gordenn oa ket dign-ha-daon** : Pierre savait aller au sommet du clocher et mettre un sac autour du battant de cloche et le bedeau avait beau tirer sur la corde il n'y avait pas de ding dong *(Kolloreg)*

**DIGOAVENAÑ / DIGOÈNAÑ / DIGOAI'NAÑ** [digwa've(j).nə] [di'gwɛ̀(j)nə] [di'gwɑ.jnə] : [***digouaivennein*** 1723] vb. ; Écrémer

✗ *syn.* : ***dïennañ, ekremiñ*** ; & *cf.* : ***koaven***

**Digoavenet é ar laezh** : Le lait est écrémé *(Skrigneg)* ; **Ya, vise digoèi'net ar laezh ar mod-se ya** : Oui, on écrémait le lait comme ça oui *(Ponvel)* ; **Da zigoavein', me ma un' gozh memes ha' zigoave hi hañi toud bemde !** : Pour écrémer, j'avais même une vieille qui écrémait le sien chaque jour ! *(Karnod)* ; **Med ga'r mekanik é ar c'hontrer ! Ga'r mekanik vije red d'ar laezh beañ tomm 'benn a zigoènfe** : Mais avec la machine c'est le

contraire ! Avec la machine, il fallait que le lait soit chaud afin qu'il ne s'écrème *(Skrigneg)* ; **« Digoai'niñ » é taped neu'n ga'r loa diwar-hourr(e), med « ekremiñ » é 'n hañi gwraet ga'n ekremeus !** : « Digoai(e)niñ » c'est alors prendre à la cuiller de la surface, mais « ekremiñ » c'est celui qui est fait à l'écrémeuse *(Plourac'h)* ; **Pa rees ga'r l(o)a-bod war 'r bodes a teu an hi(ni) tew toud ganes, sell goude chome ket kalz tra, se oa laezh digoènet 'è** : Lorsque tu utilises la louche sur la bassine, tu obtiens tout la partie grasse, donc ensuite il ne restait pas grand-chose, ça c'était aussi du lait écrémé *(Skrigneg)* ; **P(a) oan dimeet ma ket ekremeus e-bed hag a zigoavenen ma laezh ga'r l(o)a-bod ha vije laket ba ur pod-grê neuhe** : Lorsque j'étais fiancée, je n'avais pas d'écrémeuse, j'écrémais à la louche mon lait que l'on mettait alors dans un pot en grès *(Skrigneg)* ; **Pé vije digoènet vije laket ba'r pod-grê ha vije leusket eizhte 'benn ribotad 'naoñ, (ne)med-seped vije go(r)teet pé vije laket ar wich kentañ ar c'hoaien, go(r)teet an de war-lerc'h daoñ da yinañ** : Lorsque c'était écrémé, on mettait dans le pot en grès et on laissait huit jours avant de la baratter, si ce n'est qu'on attendait lorsqu'on mettait la crème la première fois, on attendait le jour suivant afin qu'elle refroidisse *(Skrigneg)*

**DIGOÉÑVAÑ** [di'gwẽːvə] : [***digoênvi*** 1659] vb. ; Désenfler

✗ *cf.* : ***dic'hweo, koéñvañ***

**Digoéñvet é bremañ, mad é** : C'est maintenant désenflé, c'est bon *(Plouïe)*

**DIGOKAÑ** [di'gokə] vb. ; Décoiffer

✗ *cf.* : ***blew, c'hwinañ, kribañ, spufañ***

**Ar perukenner neus digoket (a)ha(n)on** : Le coiffeur m'a décoiffé *(Poullaouen)*

**DIGOMPES** [di'gɔ̃mpəz-s] : [***digompès*** 1732] ad. ; Accidenté (-e) / Irrégulier (-e)

✗ *syn.* : ***diskompes, displén, disuit*** ; *cf.* : ***kompes***

◆ Accidenté (-e) ; **(E)n-ur ziskenn war un hent bihen, ene oa reier ha toullou, un hent digompes** : En descendant le petit chemin, il y avait là des roches et des trous, un chemin accidenté *(Lokered)*

**DIGOR** ['diːgɔr] : [vx. br. ***icor*** ; ***dygor*** 1519] ad. ; Ouvert (-e) / & Écarté (-e)

✗ *cf.* : ***cherr, prenn***

◆ Écarté (-e) ; **An nor zo digor** : La porte est ouverte *(Lannedern)* ; **Lesk ar preness digor** : La fenêtre laissée ouverte *(Plonee)* ; **Du-mañ (e)ma da di ! Pa ho c'hoant da zond é digor an noñr dit da zond vorz pedavar(e) !** : Chez moi c'est ta maison ! Quand tu voudras venir, la porte t'est ouverte pour venir n'importe quand *(Skrigneg)*

◆ Ouvert (-e) ; **Digor é ar gargad ha sterd é ha goude-se 'vid delc'hen (a)nê ba'r c'harr vïe laket ur berchenn ha laket ur fun ba peb penn gad ur vranell** : Le chargement est écarté et serré, et ensuite pour les faire tenir dans la charrette on mettait une perche et une longue et grosse corde de chaque côté avec un taquet *(Berrien)*

- **Be digor e ziwhar** : Avoir les jambes arquées ; **Pudur vije lar(e)t blamed dê pass beañ kamm ! Pass beañ digor o diwh(a)r pa valechent** : Puisqu'on disait pour qu'ils ne soient pas boiteux ! Qu'ils n'aient pas les jambes arquées lorsqu'ils marcheraient *(Skrigneg)*
- **Digor e askellou** : Bourré (titubant) ; **Sell anaoñ 'ta, digor e askellou c'hoazh !** : Regarde-le donc, il est encore bourré ! *(Plouïe)*
- **Digor e hinou** : La bouche ouverte ; **Chom a ra ahe digor e hinou (e)vel un alvaon** : Il reste là la bouche ouverte comme un ahuri *(Plouïe)*
- **Digor-ginou** ['diːgɔr'giːnu] : Bâillement ; **Gwraet na un digor-ginou** : Il avait fait un bâillement *(Lannedern)*
- **Digor he askilli** : Large / À forte poitrine ; **Houzh é digor he askilli** : Elle est large / Elle a une forte poitrine *(Laz)*

**DIGORIÑ / DIGERIÑ** [di'gɔːr] [di'gɛːri] : [***digueriff*** 1557] vb. ; Ouvrir

✗ *cf.* : ***alc'hweañ, cherr, morailhañ, prennañ***

**An nor zo bet digoret** : La porte a été ouverte *(Lannedern)* ; **Heñw 'tigor or e forn** : Il ouvre la porte de son four *(Landelo)* ; **Peus kimed digor d'an eur-se** : Tu n'as qu'à ouvrir à cette heure-là *(Landelo)* ; **Pé oa digoret an nor da hemañ** : Quand on lui ouvrit la porte *(Plonee)* ; **Moien zo da zigor ar ouest 'è** : On peut aussi ouvrir la boîte *(Plouïe)* ; **Sete na gall(e)t digeriñ i gontell** : Il put donc ouvrir son couteau *(Skrigneg)* ; **Pé oa digoret ar vorn, poazh ar bara toud** : Lorsqu'on ouvrit le four, tout le pain était cuit *(Plonee)* ; **Ale ! Digor (a-)benn ar fin voa gwraet c'hoazh** : Allez ! Pour finir ils réussirent à ouvrir *(Plonee)* ; **Me zigor an nor, ma sent da baotr deuh-ouin-(m)e 'o eürus** : C'est moi qui ouvre la porte, ton garçon sera heureux s'il m'obéit *(Berrien)* ; **Da lahañ 'naoñ, diwadañ 'naoñ ha digeriñ 'naoñ goude** : Pour le tuer, le saigner et après l'ouvrir *(Skrigneg)* ; **Kàer neus-hi bountañ-divountañ war'nèi, zigore ket !** : Elle a beau pousser à divers reprises dessus, elle ne s'ouvrait pas ! *(Lokmarïa)* ; **Pé oa aet d'an eskopti voa ket digoret an nor daoñ gad ar vatezh** : Quand il fut parti à l'évêché la servante ne lui ouvrit pas la porte *(Plonee)* ; **Dow-ha-dow ha oa ur chadenn ha' zelc'het ha un' vije 'tigoriñ ar bidoniou** : Deux par deux et il y avait un chaîne que vous teniez et un (d'entre vous) ouvrait les bidons *(Karnod)* ; **Te zigor an nor d'ar re a blij dit hag ar re a blijont ket a vé lesket da val(e)** : Tu ouvres la porte à ceux qui te plaisent et ceux qui ne te plaisent pas sont laissés cheminer *(Berrien)* ; **Gast ! N'é ket digoret ar ouestad-kaviar c'hoazh ! Med n'é ket bras an tamm hañ !** : Putain ! La boîte de caviar n'est toujours pas ouverte ! Mais le morceau n'est pas grand hein ! *(Skrigneg)* ; **Bolazeg zo kaos da zigeriñ 'è hag a zo kaos lar a vefe kant a dud amploaiet** : Bolazec parle d'ouvrir également et on parle qu'il y aurait cent personnes employée *(Skrigneg)* ; **An drahe oa ur fleurenn, kajimant-sur, deus ar weenn-bin ha' zigore da lach hi greun** : C'était une fleure, très certainement, du pin qui s'ouvrait pour lâcher ses graines *(Skrigneg)* ; **Sell vije gwraet dañs-an-dro, ra ket (e)vel ra an dud, bremañ zigorign (a)nê, 'h eegn war an tu-eneb, regn un tamm fout-petra** : Donc on dansait la

gavotte, ça ne fait comme font les gens, maintenant ils les ouvrent, vont en sens inverse, font un peu n'importe quoi *(Plourac'h)* ; **War-lerc'h ar bresel oa bet komañs(et) da zigoriñ an henchoù mad ah(e) gis-s(e), ah(e) oa bet digoret an henchou a-peu-prè walc'h toud ha meinet !** : Après la guerre on avait commencé à ouvrir les bonnes routes là-même, là on avait ouvert à-peu-près toutes les routes pour ainsi dire et on les avait empierrées ! *(Laz)* ; **Ha c'hwi ! Pe-sort mod ret pé peus pesketet ? Me meus bet gwelet (aha)nac'h kemer ar pesk ba ho torn ar mod-se ha digor o c'hov hag a ve-hègn 'tifrekañ ba ho torn !** : Et vous ! Comment faites-vous lorsque vous avez pêché ? Je vous ai vu prendre le poisson dans votre main comme ça et leur ouvrir le ventre alors qu'ils frétillent dans votre main ! *(Sant-Wazheg)*

- **Digor an nor war** : Ouvrir la porte qui mène à ; **Ha na gwraet an alc'ho da zigor an nor war ar gwin** : Et il avait confectionné une clef pour ouvrir la porte qui mène au vin *(Lokmarïa)* ; **Ma ! Me 'h a da zigeriñ an noñr war ar c'hrow da wel (ha)g-eñ 'h ey ba hi vlass !** : Eh bien ! Je vais ouvrir la porte de l'étable pour voir si elle ira à sa place ! *(Skrigneg)*
- **Digor e hinou** : Ouvrir la bouche / Bâiller
- **Digoret-frank** : Grand (-e) ouvert (-e) ; **Med ar wech kentañ din o(be)r 'è ! Ankoueet cherr an nor ha digor'-frank an nor hañ !** : Mais c'était la première fois que je faisais aussi ! Oublié de fermer la porte et elle était grande ouverte hein ! *(Plouïe)*

**DIGORZENNIÑ** [digɔr'zɛni] : vb. ; Effaner

✗ *syn.* : ***digaolañ*** ; & *cf.* : ***kaol, korz***

**Trec'hiñ ar c'horz, digorzenniñ ar patates** : Couper les fanes, effaner les patates *(Skrigneg)*

**DIGOUEO / DIGOUEIÑ / DIGOUEOUD** [di'gwew] [di'gwe.j] [di'gweːɔ] [di'gweːud-t] : [***digouezaff*** 1499] vb. ; Aller (vêtements) / (y) Arriver / Convenir / (se) Passer / Se Produire

✗ *syn.* : ***c'hoarveo, erro, passeal*** *(y arriver)* ***dond a-benn***

◆ Aller (vêtements) ; **A-wechou vijent essêiet da wel(ed) (ha)g-eñ zigoueent** : On les essayait parfois pour voir s'ils allaient (vêtements) *(Ar C'hastell-Ne)*

◆ (y) Arriver ; **Digoueo mad a ra** : Ça arrive bien souvent *(Plouïe)* ; **An dra-he zigouee 'e** : Ça aussi ça arrivait *(Plouïe)* ; **Ga lod zo bet digoueet** : C'est arrivé à certains *(Plouïe)* ; **A oa ar person (é) tigoueo** : Le recteur arrivait *(Landelo)* ; **Pé vije digoueet amzer vall** : Quand le mauvais temps était arrivé *(Plouïe)* ; **Digoueet oamp ba'r Poulmig** : Nous étions arrivés au Poulmic *(Plouïe)* ; **N'é ket Yann (e)ma (é) tigoueo** : Ce n'est pas Yann qui arrive *(Landelo)* ; **Digoueo a ray, mare mennaket** : Il arrivera, à un moment ou l'autre *(Plouïe)* ; **Protikmant zigouee an dra-he sur** : Ça arrivait, c'est pratiquement sûr *(Plouïe)* ; **Oh ! Du-m(añ) zo digoueet ur maleur...** : Oh ! Chez moi, il est arrivé un malheur... *(Skrigneg)* ; **Pezh a oa digoueet barzh du-mañ** : Ce qui était arrivé chez moi *(Skrigneg)* ; **Pe-lec'h out digoueet ga da labour ?** : T'en es où dans ton travail ? *(Skrigneg)* ; **An dra-s(e) zigoueè ha zigouev papred 'è 'hat !** : Ça arrivait et ça arrive toujours aussi ma foi ! *(Kleden)* ; **Digoueet ba'r prespital, hei houll ar person** : Arrivée au presbytère elle demande le recteur *(Landelo)* ; **(A-)wechou zigoueen, (a-)wechou reen ket !** : Des fois j'y arrivais, des fois je n'y arrivais pas ! *(Plouïe)* ; **Med aliès pé zigouee, beñ vise devet ar lod brassañ deusoute** : Mais souvent lorsque ça arrivait, ben la plus grande partie était brûlée *(Plouïe)* ; **Sur neus ket kalz tud hag a zigouev da veañ ar mod-se** : Il n'y a sûrement pas beaucoup de gens à qui il arrive d'être ainsi *(Skrigneg)* ; **Med meur a hi(n)i zo bet digoueet an dra-he gantoñ hañ !** : Mais c'est arrivé à plusieurs hein ! *(Skrigneg)* ; **An dra-he zigouee un tamm deus ar ouenn deu an dud 'e** : Ça arrivait aussi un peu selon les types de personnes *(Plouïe)* ; **Ha setou an arc'hant vis(e) o ho(r)tos (a-)benn zigoueye** : Et donc l'argent attendait que ça arrive *(Sant-Wazheg)* ; **(Ha)g (e-)se pé neus gwelet e dad (a)naoñ (é) tigoueo ba'r gêr** : Et donc quand il vit son père arrivant à la maison *(Sant-Hern)* ; **Peus kime chilow (a)ha(n)on, o(be)r (e)vel larin dit ha sur zigouei !** : Tu n'as qu'à m'écouter, faire comme je te dirai, et tu y arriveras sûrement ! *(Plouïe)* ; **Pe-naos a rin-me neuhe ma zigoue un dra mennaket ganes ?! Ah nann !** : Comment je ferai alors s'il t'arrive quelque chose ?! Ah non ! *(Skrigneg)* ; **Pet(r)a vis(e) debet ? Beñ... Pezh a vis(e) zigoueè d'o(be)r pet(r)a !** : Que mangeait-on ? – Ben... Ce qu'il y avait qu'il arrivait de faire *(Sant-Wazheg)* ; **Me(d) daon ! Ma Doue ! Ga kalz a zigoue se, pugur klask a rent, houzoh walc'h...** : Mais dam ! Mon Dieu ! Ça arrivait à beaucoup, puisqu'ils cherchaient, vous savez bien... *(Skrigneg)* ; **Me(d) 'n-om ga(v)et ar c'hleñved warne 'è, 'vel a zigoue kalz a blassou, na ket bet chañs...** : Mais elle fut aussi atteinte par la maladie, comme ça arrive dans beaucoup d'endroits, elle n'eut pas de chance... *(Skrigneg)* ; **Med se zo kaos pé zigoueè un dra m(e)nneket ga'n dud, (a-)wechou vegn lared se** : Mais c'est pourquoi lorsque quelque chose arrivait aux gens, parfois ils disaient ça *(Motre)* ; **N'eegn ket 'n-eñwn d'ar penn tre, (a-)benn digoueo, ar re-h(e) blege un tamm bihen** : Ils n'allaient pas tout droit exactement jusqu'au bout, pour y arriver, ils viraient un petit peu *(Plouïe)* ; **Nann, pegur neus poan sevel pé vé aseet, ur wech bennag a zigouez dèi mond d'ar gabined** : Non, puisque qu'elle a du mal à se lever lorsqu'elle est assise, il lui arrive des fois d'aller au cabinet *(Plouïe)* ; **Ha d'ar mar(e)-se moa ur breur-kàer ha' oa massoner ha' zigouee din mond da joukour 'naoñ ur wech an amzer 'è** : Et à cette époque mon beau-frère était maçon et il m'arrivait aussi d'aller l'aider une fois le temps *(Pluskelleg)*

◆ Convenir ; **Houzh zo ur vicher ha' oa sterd a-walc'h hag a zigouee ket mad da dou'n dud** : C'est un métier qui était assez difficile, et il ne convenait pas à tout le monde *(Plouïe)* ; **Hag a-wechou-all neuhe, un tu-all a vije bihannoc'h, ar boem sete zigouee ket mad, vijent ket plén da-houde** : Et alors d'autres fois, un autre côté était plus petit, le sillon ne convenait pas, ensuite ils n'étaient pas réguliers *(Plouïe)*

◆ (se) Passer ; **Pet(r)a oa digouêt neuhe ?** : Que c'était-il alors passé ? *(Ar Fouillez)* ; **Opala ! Pet(r)a zigouev ?** : Hopala ! Qu'est-ce qui se passe ? *(Landelo)* ; **Ah, voa ket digoueet gol-vad** : Ah, ça ne s'était pas très bien passé *(Plonee)* ; **Gallet meus mond ! Digoueet mad é !** : J'ai pu aller ! Ça s'est bien passé ! *(Skrigneg)* ; **Hete mod-se, gwel a res pe-naos zigouee kont 'e wichou...** : Ainsi donc, tu vois comme ça se passait aussi parfois... *(Skrigneg)* ; **Mod-se (e)ta ar plac'h vïe liproc'h da heul he gwas, mod-se zigouee** : Et donc comme ça la femme était plus libre de suivre son homme, c'est comme ça que ça se passait *(Berrien)*

◆ Se produire ; **Penvar(e) zigouev an dra-he ?** : Quand est-ce que ça se produit ? *(Kleden)*

◆ Se retrouver ; **Med pe-lec'h voa-hañw digoueet, ouïe ket 'e Yann !** : Mais Yann ne savait absolument pas où il s'était retrouvé ! *(Plonee)* ; **Sete pé zigoueemp assames vê plijadur, sete mé c'hoant d'ond** : Quand on se retrouvait donc ensemble il y avait de l'animation, j'avais donc envie de venir *(Skrigneg)* ; **Me(d) ahe zo tri hent a zigoues : Hent Gouezeg, hent Pleiben hag hent Lennon, neuhe ar pont ah(e)** : Mais là y a trois route qui retrouvent : La route de Gouezec, la route de Pleyben et la route de Lennon, et alors le pont là *(Pleiben)*

➢ **Be da zigoueo** : Devoir arriver ; **Med ar c'hloier oa da zigoueo c'hoazh** : Mais le bedeau devait encore arriver *(Landelo)*

➢ **Be digoueet da + *vb.*** : En arriver à + *vb.* ; **An dra-he n'é ket bet digoueet din lar(e)d c'hoazh** : J'en suis pas encore arrivé à dire ça *(Skrigneg)* ; **Gwech-ell oa, matre'n oa daw bi digouêt d'o(be)r traou ar mo(d)-s(e), med an tammou añjeñiou, ar re-s(e) oagn ket mad (ne)med dé hrev(iñ) ar saout (a)nê !** : Il y avait autrefois, peut-être fallait-il en arriver à faire des trucs du genre, mais les petits engins n'étaient bons qu'à crever les vaches ! *(Kleden)*

➢ **Deus ma zigoue** : Selon ce qui arrive ; **Prenet meus 'e ur c'hamioneten hag ar mod-se, deus ma zigoueo, mo un dra mennañket da lojañ** : J'ai acheté une camionnette et ainsi, selon ce qui arrivera, j'aurai quelque chose pour loger *(Skrigneg)*

➢ **Digoueet (é) + *eur*** : Il est + *heure* ; **Digoueet hanter-nos** : Il est minuit *(Landelo)*

➢ **Digoueet é kont ar mod-se** : C'est arrivé comme ça ; **Oh ma merc'h ! Ni oamp ket klask an dra-he 'è, med digoueet é kont ar mod-se...** : Oh ma fille ! Nous ne cherchions pas ça non-plus, mais c'est arrivé comme ça *(Skrigneg)*

➢ **Digoueo ba(rzh)** : Arriver (dans) / Confluer / Correspondre ; **Zigouev ket mad an alc'h(w)o barzh...** : La clef ne correspond pas bien... *(Landelo)* ; **Da-beked lec'h a zigouev Elez ba'r stêr-Aon** : Jusqu'au lieu où l'Elez conflue avec (le fleuve de) l'Aulne *(Plouïe)*

➢ **Digoueo da basseal** : Venir à passer ; **Ha digoueet oa ar person da basseial di-reg ar park** : Le recteur vint à passer devant le champ *(Kleden)*

➢ **Digoueo da *ub.* + *vb.*** : Finir par + *vb.* ; **Med merc'h ar roue oa digoueet dèi be klañw** : Mais la fille du roi finit par être malade *(Berrien)* ; **Digoueet oa dèi bi braseset ha digoueet dèi bi dougéres** : Elle finit par être engrossée et enceinte *(Poullaouen)* ; **Digoueañ ray dec'h gwel 'nê sur walc'h, pudur zo laret din teuiont !** : Vous finirez sûrement par les voir, puisqu'on m'a dit qu'ils viendront ! *(Skrigneg)* ; **Hag zo bet digoueet dê digoueo ba'r park just 'lec'h vijen 'labour(a)d** : Et ça leur était arrivé d'arriver dans le champ juste là où je travaillais *(Plouïe)*

➢ **Digoueo en-dro** : Se retrouver ; **Ha da zigoueo ba Lostarvern en-dro** : Et de se retrouver à Lostarvern *(Landelo)*

➢ **Digoueo gad *ub.*** : Rencontrer *qqn.* ; **Digoueet oun gantoñ ba'n ostalidi** : Je l'ai rencontré au bar *(Plouïe)* ; **Pé zigoueo ur c'hlïant ganoc'h c'hwi rey hezh dèoñ** : Lorsque vous rencontrerez un prétendant vous lui donnerez ça *(Plonee)*

➢ **Digoueo kemend-all ga** : Arriver pareille chose à ; **Ar wich kentañ deuh ma buhe ha digoueet kemend-all ganiñ...** : C'est la première fois de ma vie qu'il m'est arrivé pareille chose... *(Skrigneg)*

➢ **Digoueo + *vb.*** ; Arriver de + *vb.* ; **Goude-se ma zigouee an dud merval, pé 'h êr da bleg ar liñseriou vis(e) ka(v)e(t) ar bilhojou a-wechou ba-tous(k) ar liñseriou** : Ensuite s'il arrivait aux gens de mourir, lorsqu'on allait dans le pli des draps on trouvait parfois des billets parmi les draps *(Sant-Wazheg)*

➢ **Digoueo war / Degoueo war-gorre** : Rencontrer (et être surpris (-e) / et surprendre c-à-d. Tomber sur *qqn.*) / Déborder sur ; **Digoueet ar yeot war an hent** : L'herbe déborde sur la route *(Plouïe)* ; **Degoueet war e horr', mare m(e)nneg** : Il lui est tombé dessus, à un moment ou l'autre *(Laz)* ; **Digoueet é war'ha(n)on** [var'hɑ̃w] **ba'r marc'had** : J'ai été surpris (-e) de le rencontrer au marché *(Plouïe)* ; **Ha sete just pé oa-heñw krog pissañ oa digoueet ar poliss war'nèoñ, ale kasset ma c'hlïant d'ar prijon !** : Et donc juste quand il commença à pisser la police lui tomba dessus, allez mon client envoyé en prison ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Digoueet oa war'naoñ, just oa 'hond da chechañ (a)ha(n)on maes, me(d) pet(r)a nije gwraet deuh-ouiñ ? N'ounn ket** : Elle le surprit, il est juste en train de tirer dehors, mais qu'aurait-il fait de moi ? Je ne sais pas *(Skrigneg)*

➢ **Lakad *udb.* da zigoueo** : Faire arriver *qqchose* (mouvement) ; **Heñw na gall lak anèi da zigoueo dre ene ablame da dorriñ e sec'hed !** : Et il pu la faire arriver par là pour étancher sa soif *(Landelo)*

➢ **Ober *udb.* neb lak anaoñ da zigoueiñ** : Faire *qqchose* sans le vouloir ; **Ba un tu menneket ma keuñ bi gwraet un dra-all, kar matre'n vis(e) bet digoueet ur maleur dre mé faot, neb lak (a)nèoñ da zigoueiñ** : D'un côté je regrettais de ne pas avoir fait autre chose car peut-être un malheur serait arrivé par ma faute sans, sans le vouloir *(Kleden)*

**DIGOURDI** [di'gu.rdi] : [***degourdi*** 1992] ad. ; Dégourdi (-e)

✗ *cf.* : ***didu, mewr, teuk***

**Hag e-se oa digourdi** : Et donc il était dégourdi ! *(Skrigneg)* ; **Digourdi out d'i oad !** : Tu es dégourdie pour ton âge ! *(Skrigneg)* ; **An heñi bihen oa bet digourdïoc'h** : Le petit fût plus dégourdi *(Landelo)* ; **Hañ ya, heñ oa bet ur paotr digourdi !** : Eh oui, il avait été dégourdi ! *(Skrigneg)* ; **Med hezh oa ur paotr digourdi e-se** : Mais c'était donc un garçon dégourdi *(Plonee)* ; **Daw oa be digourdi en-dro d'ar re-he hañ** : Il fallait être dégourdi (pour être) autour d'eux hein *(Skrigneg)* ; **Ar re-he oa un tamm digourdïoc'h (e)vidoump** : Ils étaient un peu plus dégourdis que nous *(Poullaouen)* ; **Oaint ket traou kozh anê, nann, traou digourdi !** : Ce n'était pas de vieux animaux, non, des animaux dégourdis ! *(Plonee)* ; **Ahe ba Pont-Penity, ahe a oa ur paotr digourdi gwech-all** : Ici à Pont-Penity il y avait autrefois un gars dégourdi *(Kolloreg)* ; **An heñi zo digourdi hag ur bale mad, hezh né ur bale lijer !** : Celui qui est dégourdi et d'une bonne démarche, il a un pas leste ! *(Plouïe)* ; **Pa oan-me yowank oa daw d'ar re-yowank be digourdi a-benn en-em zibrouilh** : Lorsque moi j'étais jeune il fallait que les jeunes soient dégourdis

pour s'en sortir *(An Uhelgoat)* ; **Oh, me(d) ar reñ-h(e) 'n-om ga(v)e da veañ digourdi, dijent ket owen 'raog ar reñ-he !** : Oh, mais elles devenaient dégourdies, elles n'avaient pas peur de ceux-là ! *(Skrigneg)* ; **Hemañ gav daoñ é gwelloc'h (e)vi(d) ar re-all toud ! É digourdïoc'h (e)vi(d) ar re-all ha gwelloc'h !** : Celui-ci il croit qu'il est meilleur que tous les autres ! Qu'il est plus dégourdi que les autres et meilleur ! *(Skrigneg)* ; **Ha 'tee-heñw trem(a) an don, med c'hwi renk bi digourdi ba-dreñw da jañch tu d'an ar ha vounnus** : Et il venait jusqu'au fond mais, tu devais être dégourdi derrière pour retourner la charrue et rapidement *(Kleden)* ; **Oh ! Pemp pe c'hwec'h oaint ene, ba'h ar vandenn vé dalc'h-mad un' digourdïoc'h 'vi(d) ar re-all, houzoh walc'h** : Oh ! Ils étaient là cinq ou six, dans la bande il y a toujours quelqu'un de plus dégourdi que les autres, vous savez bien *(Skrigneg)* ; **Ya, med heñ neus an aer da veañ digourdïoc'h 'vid ar re-all, né ket c'hoant da reiñ da gompren, just a-walc'h, lar né ket komprenet !** : Oui, mais il n'a pas l'air d'être plus dégourdi que les autres, il ne veut justement pas laisser entendre qu'il n'a pas compris ! *(Skrigneg)* ; **N'é ket blam vije ken rused-se 'è, me(d) c'hoant na da dap ar re-all 'vid beañ ginoweien ! Kompren a res ? Me(d) n'é k(et) ar re-he é an digourdïañ dalc'h-mad !** : Ce n'est pas parce qu'il était si rusé que ça non-plus, mais il avait envie de piéger les autres afin de les faire passer pour des imbéciles ! Tu comprends ? Mais ce ne sont pas toujours ceux-là les plus dégourdis ! *(Skrigneg)*

➢ **Be digourdi war ur plankon leden** : Ne pas être très dégourdi (-e) ; **Hezh so ur paotr digourdi war ur plankon leden** : Il n'est pas très dégourdi ! *(Skrigneg)*

**DIGOUST** ['di,gust] : [***digoust*** 1732] ad. ; Gratuit (-e) / Sans frais

✗ *syn.* : ***difrêjou*** ; & *cf.* : ***frêjou, koust, misou***

**DIGOZH** [di'go:z-s] : ad. ; cf. ➢

➢ **Kosh-ha-digozh** ['ko.sadi'go:z-s] : Vieux et moins vieux ; **Ya, daon ya ! Labourerien-douar oamp toud ! Houzoh walc'h, (a-)viskoazh toud ! Kosh-ha-digozh ha-toud !** : Oui, diantre oui ! Nous étions tous agriculteurs ! Vous savez bien, de tous temps ! Vieux et moins vieux et tout ! *(Skrigneg)*

**DIGRASELLED** [digra'zɛləd-t] : [***digroézellet*** 1904] ad. ; Éreinté (e) (les reins rompus)

✗ *cf.* : ***krasell***

**Digraselled é ho ki ?** : Votre chien a les reins rompus ? *(Brennilis)*

**DIGRASSAÑ / DIGRASTAÑ** [di'grasə] [di'grastə] : [***digrassañ*** 1992] vb. ; Décrasser

✗ *cf.* : ***fank, fankaj, kratous***

**Ur bann'ig hini melen da zigrastañ ma gourlañgnenn** : Un petit verre de jaune pour me décrasser le gosier *(Ar Fouillez)*

**DIGRESKIÑ** [di'greskə] : [***digresquein*** 1723] vb. ; Diminuer / Réduire / Décroître

✗ *syn.* : ***bihannaad, diminüiñ, dishiritañ, disterraad*** ; & *cf.* : ***kreskiñ***

**DIGWENER / DERGWENER** [di'(r)gwe:nər] [de(r)'gwẽ:nɛr] : [***dez guener*** 1530] ad. ; (ce) Vendredi (qui vient)

✗ *cf.* : ***gwener***

**Dirgwener d'abard'hê** : Vendredi dernier au soir *(Poullaouen)* ; **Krampouzh meus gwraet dê ! Galet's ma gwraet dê dirgwener ! Ur c'hilo ma gwraet dê !** : Je leur ai fait des crêpes ! Je leur ai fait des galettes vendredi dernier ! Je leur ai fait un kilo ! *(Plourac'h)* ;

**DIHAÑGNAÑ** [di'hɑ̃ɲə] : [***dic'hagnañ*** 1992] vb. ; Démantibuler / & hum. Assainir

✗ *cf.* : ***distrougañ***

**(A-)barzh teuy a-benn an otro-Doue da ziveinañ Berrien ha neuhe da zihañgnañ Poullaouen…** : Avant que Dieu n'arrive à épierrer Berrien, et alors d'assainir Poullaouen *(Landelo)*

**DIHALOUPAD** [diha'lupəd-t] : [***dec'haloupat*** 1958] vb. ; Accourir

✗ *syn.* : ***deredeg*** ; & *cf.* : ***galoupad, redeg***

**An tad hag ar vamm o tihaloupad dre ar winojenn** : Le père et la mère accourant par le sentier *(An Uhelgoat)*

**DIHAN** ['di,hɑ̃.n] : [***dihan*** 1919] n.m. ; Arrêt / Halte / Pause

✗ *syn.* : ***aret, aseadenn, dehan, pos, saw-kein***

◆ Arrêt ; **« Pil-ginou » zo lared vorz-pet(r)a heb dihan !** : « Jacassier » c'est dire sans arrêt n'importe quoi ! *(Skrigneg)*

◆ Pause ; **Pé vise debet lein vise gwraet un eur-dihan** : Quand on avait dîné on prenait une heure de pause *(Plouïe)* ; **Un dihan vise gwraet keit-ha vïe ar c'herseg 'tibiñ o damm kerc'h** : On faisait une pause pendant que les chevaux mangeaient leur ration avoine *(Ponvel)* ; **Ya, med pé vïe gwraet un dihan vïe ràet beb a damm kerc'h dê** : Oui, mais lorsqu'on faisait une pause on leur donnait à chacun leur ration d'avoine *(Ponvel)*

➢ **Skuizh-dihan** : Fatigué (-e) à ne rien faire ; **Skuizh oun, skuizh-dihan** : Je suis fatigué, fatigué à ne rien faire *(Lokered)*

**DIHANAÑ** [di'hɑ̃:nə] : [***dihanañ*** 1992] vb. ; Arrêter / Cesser / Stopper

✗ *syn.* : ***aretal, harpañ, harsañ, posañ, stopañ***

◆ Arrêter ; **Duzhtu zihane** : Elle arrêtait tout de suite *(Plouïe)* ; **Dihan da roc'hal !** : Arrête de ronfler ! *(Skrigneg)* ; **Dihan da furlouchiñ da vri !** : Arrête de te farfouiller le nez ! *(Skrigneg)* ; **Dihan da flabotiñ ahe bremañ !** : Arrête de papoter là maintenant ! *(Skrigneg)* ; **Ha zihane ket d(a) lar(e)d demp** : Et il n'arrêtait pas de nous dire *(Skrigneg)* ; **Lesk anaoñ ganin ! Damaig zihano !** : Laisse-le-moi ! Tout à l'heure il arrêtera ! *(An Uhelgoat)* ; **Dihan da chakailhañ an tamm koat !** : Arrête de coupailler le bout de bois *(Poullaouen)* ; **Rôet ur sklaboussad daoñ ha' zihano !** : Foutez-lui un gnon et il arrêtera ! *(Plouïe)* ; **Poent dit dihanañ d'ober an avoltrenn ganin !** : Il est temps que t'arrêtes de jouer au con avec moi ! *(Poullaouen)* ; **Dihan(et) na da iviñ laezh, soufr ket kement** : Il avait arrêté de boire du lait, il ne souffre plus autant *(Skrigneg)* ; **Ah, med dihan da lar(ed) kochon'rïou te !** : Ah, mais arrête de dire des cochonneries toi ! *(Plourac'h)* ; **An de zihanin da zañsal, ar vuhe zo echu (e)viton !** : Le jour où j'arrêterai de danser, la vie sera finie pour moi ! *(Plourac'h)* ; **Pa vije skuizh à vlejal a zihane hag a gouske !** : Lorsqu'il était fatigué de chialer, il arrêtait et il dormait ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! Mad é, mad é, beñ dihan't, dihan't, dihan't, dihan't !** : Oh ! C'est bon, c'est bon, ben arrête, arrête, arrête, arrête ! *(Ponvel)* ; **Richard blij ket daoñ klêo 'ha(n)on konto, me zo 'hond da zihan…** : Richard n'aime pas trop m'entendre raconter, je vais arrêter… *(Plourac'h)* ; **Breum(añ) on dihan(e)t, me(d) blij din 'h o(be)r un tamm 'taw !** : J'ai maintenant arrêté, mais j'aime toujours faire un peu ! *(An Uhelgoat)* ; **Ha oa un' na zihane ket da houll diganemp kaoud *des œufs de caviar*** : Et il y en avait un qui n'arrêtait pas de nous demander des œufs de caviar *(Skrigneg)* ; **Hezh, ur wech vis(e) e(rr)o ar mis-c'hwe(w)ro, hezh zihanè ket d(a) droc'hiñ yeot ba i brad** : Une fois que le mois de février était arrivé, il n'arrêtait pas de couper de l'herbe dans son pré *(Kareis)* ; **Oh nann amañ oa despunet foenn da gass dê (e)vid chikour anê, vê ket dihanet ken vije deut ar peuriñ ba an douar adarr(e)** : Oh non, ici on a collecté du foin pour leur envoyer pour les aider, on n'a pas arrêté jusqu'à ce que le terrain soit de nouveau en pâture *(Plouïe)*

◆ Cesser ; **Ar re-h(e) oa dihanet da soniñ !** : Ils avaient cessé de jouer ! *(An Uhelgoat)* ; **(A-)benn ar fin oain dihanet d'ond** : J'avais pour finir cessé d'aller *(Plouïe)* ; **Heñw oa 'è dihanet d'o(be)r bara** : Il avait cessé de faire du pain *(Skrigneg)* ; **Ah ya-ya ! Ar reñ-he zihanont ket d(a) labour(a)d !** : Ah oui-oui ! Ils ne cessent pas de travailler ! *(Skrigneg)* ; **A-wechou pé vïe dihan't ar glaw zigoueè-hè 'tro deg eur, deg eur-hanter, 'benn deb o mer(e)nn** : Parfois lorsque la pluie cessait, ils arrivaient vers dix heures, dix et demi, pour manger leur repas de midi *(Speied)*

◆ Stopper ; **(A-)benn oa deut ar mintin oaint dihanet** : Ils stoppèrent quand ce fut le matin *(Plouïe)*

➢ **Douar (é) tihan** : Terre au repos *(An Uhelgoat)*

**DIHAOLIATA** [dihɔw'li(a)tə] : vb. ; Finir d'enjamber

✗ *syn.* : ***gaoliañ, gaoliata***

**Laezh-gaol da haolañ ha da zihaolita** : Du lait d'entrejambe pour enjamber et finir d'enjamber *(An Uhelgoat)* ; **Gwraet ur pezh rampadenn ken neus dihaoliatet e vragou** : Il a fait un tel écart de jambes qu'il a déchiré son pantalon à l'entrejambe *(Poullaouen)*

**DIHAOLIEG** [di'hɔːʎəg-k] : n.m. ; (péj.) Jeune branleur, pisseux (jusqu'à 12 – 13 ans) / Mal élevé (-e) / Qui ne fait que des conneries / Sale garnement

✗ *syn.* : ***andell, avoltrenn*** ; & *cf.* : ***gaol***

**Pé mise freget ma zilhad, ma mamm lare din oan un dihaolieg** : Quand je déchirais mes habits, ma mère me disait que j'étais un sale garnement *(Plouïe)*

**DIHARPAÑ / DIHERPAÑ** [di'harpə] ['darpə] [di'hɛrpə] : [***diarpa*** 1766] vb. ; Dégager (*qqchose* de retenu, d'encombré) / Rembarrer (*qqn.*)

◆ Dégager (*qqchose* de retenu, d'encombré) ; **Hag goude neuhe voa bet houm(añ) d'harpet deus 'zu-s(e), deg pe ugent lon-keseg** : Et alors après il fut dégagé de là (le bateau), dix ou vingt chevaux *(Pleiben)*

◆ Rembarrer (*qqn.*) ; **Ya, diherpet** : Oui, rembarré *(Pluskelleg)* ; **Ha pa oa kost an ilis, da dad oa badiner hag a na 'h esseet taped-krog ba brec'h da vamm-gàer, paotr-powr ! Diharpet na 'naoñ !** : Et lorsque c'était à côté de l'église, ton père était plaisantin et avait essayé de crocher dans le bras de la belle-mère, mon pauvre ! Elle l'avait rembarré ! *(Skrigneg)*

**DIHARZHACHOU** [dihar'zaʃu] : [***dic'harzachou*** 1955] n.pl. ; Débris végétaux résultant du défrichage des talus

✗ *cf.* : ***brujunachou, garzh, kleuñ***

**DIHARZHADUR / TIHARZHADUR** [(d/t)ihar'zɑːdər] : [***dic'harzhadur*** 1992] n.m. ; Émondes / Déchets de talus

✗ *cf.* : ***brujunachou, diskourriñ, garzh, kleuñ***

**Koat, tiharzhadur, (e)vid toud, (e)vid diharzhadur vïe mem kostïou ar girji** : Du bois, des émondes, pour tout, pour des émondes qui étaient même sur les côtés des taillis *(Poullaouen)* ; **War-lerc'h mis-e(o)st ah(e) vis(e) diharzhet blam dé gaoud diharzhadur neu'n ba-(d)indan ar saout d'o(be)r ar goujil** : Après le mois d'août, là on défrichait les talus afin d'avoir alors des émondes sous les vaches pour faire la litière *(Kergloff)*

**DIHARZHAÑ / DIHARJAÑ** [di'harzə] [di'harʒə] : [***digarza*** 1716 ; ***dic'harzhiñ*** 1992] vb. ; Défricher (les talus)

✗ *cf.* : ***falz, garzh, kleuñ***

**Tap da valz da ziharzhañ** : Prends ta faucille pour défricher les talus *(Plouïe)* ; **Hag a mab ar Voulc'h teue dumañ da ziharjañ** : Et le fils Boulc'h venait chez moi défricher les talus *(Skrigneg)* ; **Ah ya ! As(e) vis(e) red diharzhañ mad ! Ras ar harzh !** : Ah oui ! Là il fallait bien défricher ! Au ras du talus ! *(Karnod)* ; **Ha mod-ell vise**

**diharzhet 'è, oy 'hat ! Passêt amzer d'o(be)r kon(e)rïou hañ...** : Et sinon on défrichait les talus également, oh tiens ! Du temps passé à faire des conneries hein... *(Kergloff)* ; **Da ziharzhañ tàegn da labourad d'ar feurm da gass teil, da riñs ar c'hreier, se !** : Ils venaient travailler à la ferme pour débroussailler, pour envoyer le fumier, vider les crèches, tiens ! *(Poullaouen)* ; **Ur c'houchad mad warnoñ, raden, toud pezh a vije diharzhet vije lakeet goude d'o(be)r an traou 'e neuhe** : Il y avait dessus une bonne couche de fougères, on mettait après tout ce qu'on défrichait alors pour faire les choses aussi *(Skrigneg)* ; **Dram a vije gwraet goude vije dornet ha 'h ees goude d(a) ziw(a)ll ar saout ha d(a) ziharzhañ assames** : Puisqu'on faisait avoir battu tu allais après garder les vaches et défricher ensemble *(Skrigneg)* ; **Gwech-all vije diharzhet toud ar parkeier hag a vijent net ha braw ! Bremañ n'eus kime(d) dres partoud !** : Autrefois on défrichait les talus de tous les champs et ils étaient nets et beau ! De nos jours il n'y a partout que des ronces ! *(Ar Fouillez)* ; **Toud ar parkeier vije diharzhet ! Ahe oa ket ur park ha' vije ket diharzhet ! An heñi ziharzhe ket e bark vije gopet war'naoñ feneant !** : On défrichait les talus de tous les champs ! Il n'y avait là aucun champs dont les talus n'étaient pas défrichés ! Celui qui ne défrichait pas les talus de ses champs était traité de fainéant ! *(Berrien)*

➢ **Diharzh an heñchou** : Défricher les talus au bord des chemins ; **Keit-ha vo tud da ziharzh an heñchou ! Me(d) n'o ket 'pad pell !** : Tant qu'il y aura des gens pour défricher les talus au bord des chemins ! Mais ce ne sera pas pendant longtemps ! *(Lannedern)*

**DIHASTADENN** [dihas'tɑːdən] : [***dic'hastadenn*** 1992] n.f. ; Déculottée

✗ *syn.* : ***fluskadenn*** ; & *cf.* : ***gast***

**Un dihastadenn no sur !** : Il va sûrement se prendre une déculottée ! *(Poullaouen)*

➢ **Taped un dihastadenn** : Se faire entuber ; **Ni mamp tapet un dihastadenn sè hañ ! Pugur oamp aet da leiniñ ba ene di-rag *la vue*** : Nous nous étions faites entuber tiens hein ! Puisque nous étions allées dîner là-bas devant la vue *(Skrigneg)*

**DIHASTAÑ** [di'hastə] : [***dehastaff, dehasto*** XVIᵉ] vb. ; Se dépêcher

✗ *syn.* : ***hastañ vounnus***

**DIHASTAÑ** [di'hastə] : [***dic'hastañ*** 1992] vb. ; Baiser / Massacrer

✗ *syn.* : *(baiser)* ***kokañ, kwekañ, pleuñiñ, ribotad*** *(massacrer)* ***fregassiñ*** ; & *cf.* : ***gast***

◆ Massacrer ; **Gwel pe-sort mod vije an dud pad an de toud 'tre an diw lin(e)nn, vïe ket voien d'ond da gerc'hed 'nê, pudur ma 'h ees da gerc'hed 'nê vïe ar mitrailheus 'tihastañ 'han(ou)t !** : De voir comment les gens étaient pendant toute la journée entre les deux lignes, on ne pouvait pas aller les chercher, puisque si tu allais les chercher, la mitrailleuse te massacrait *(An Uhelgoat)*

➢ **Ur plac'h dihastet** : Une femme tombée enceinte involontairement ; **Ar plac'h-se, houzh zo dihastet** : Cette femme est tombée enceinte involontairement *(Plouïe)*

**DIHEIAÑ** [di'hɛjə] : [***dihaiein*** 1744] vb. ; Araser / & p.p. Déguenillé (-e) / Dépenaillé (-e)

✗ *syn.* : *(déguenillé)* ***truilheg*** ; & *cf.* : ***arasadenn***

◆ Araser ; **Laket zo diheiañ ar c'hoajou, ar c'hleuñiou** : On a fait araser les bois, les talus *(Poullaouen)*

◆ Déguenillé (-e) ; **Ya, ya traou diheiet gantoñ, ya** : Oui, oui vêtu de trucs déguenillés, oui *(Lokmarïa)*

◆ Dépenaillé (-e) ; **Petraman traou diheiet** : Ou-bien des trucs dépenaillés *(Lokmarïa)*

**DIHELLIÑ** [di'hɛli] : [***dihelein*** 1927] vb. ; Réorienter (par ex. un cours d'eau)

✗ *syn.* : ***divïañ***

**D'ar merc'her d'aba(r)d'hê neu'n 'h ee ar patroñ da zihelliñ 'n dour da zond war i dachenn daoñ** : Alors le mercredi en fin d'après-midi, le patron allait réorienter l'eau pour qu'elle aille sur son terrain à lui *(Kareis)* ; **An dour oa moien dé zihelliñ 'naoñ deus ur mod pe deus un'-ell heñ ! Pugur ma vis(e) un tamm diskenn gantoñ pet(r)a !** : On pouvait réorienter l'eau d'une manière ou d'une autre hein ! Puisque si elle était un peu en pente quoi ! *(Kareis)*

**DIHET** ['di,hɛd-t] : [***duhaet*** XVIᵉ] ad. ; Barbouillé (-e) / Indisposé (-e) / Patraque

✗ *syn.* : *(patraque)* ***flep, mañier klañw***

◆ Indisposé (-e) ; **Trabassañ ra ar chô dihet** : Le cheval indisposé se démène *(Poullaouen)*

**DIHOP** ['di,hɔp] : [***dihop*** 1931] ad. ; Sans crier gare

✗ *cf.* : ***hopal***

**Dond dihop d'ar gêr** : Venir à la maison sans crier gare *(Poullaouen)*

**DIHOÛGAÑ** [di'huːgə] : [***dic'hougañ*** 1900 vb. ; Couper le cou / Égorger

✗ *cf.* : ***goûg, troc'hañ***

◆ Couper le cou ; **Dihoûget eint !** : On leur coupe le cou ! *(Skrigneg)*

◆ Égorger ; **Hag un' deus ar re-mañ, ur breur dèoñ bet dihoûget dizhtu ! Pugur faotè ket dèoñ o(be)r** : Et un d'eux, un de ses frères égorgé de suite ! Puisqu'il ne voulait pas faire *(Pleiben)*

**DIHOUILHEG** [di'hu.jəg-k] : [cf. ***dic'houilhez*** 1910] ad. ; Goinfre

**Dihouilheg é ar c'hi, heñ lonk toud ahe !** : Le chien est goinfre, il gobe tout là ! *(Laz)* ; **Hezh so un dèn broust, un tamm dihouilheg ha' zeb toud** : Il n'est pas difficile sur la nourriture, un petit goinfre qui mange tout *(Laz)*

**DIHOUINAÑ** [di'hwi:nə] : [***diouina*** 1659) vb. ; fig. Abuser

**Dihouinet vi** : Tu vas te faire abuser *(Poullaouen)*

**DIHOW** ['di,hɔw] : [***dic'haou*** 1931] n.m. ; Indemnité

**Damaï vo ràet dit un dihow a-benn (e)n-om (h)adtapañ** : Tout à l'heure on va te donner une indemnité afin que tu te rattrapes *(Poullaouen)*

**DIHUNAÑ** [di'hy:nə] : vb. ; (se) Réveiller (cf. **divunañ**)

**DIHWLIZHO** [di'hli:zo] : [***dic'hwlizhiñ*** 1992] vb. ; Dépolir (avec de l'eau et du sable)

✗ *cf.* : ***gwlizhenno***

**Dihwlizhet ar min-lemmañ** : La pierre à aiguiser est dépolie *(Kergrist)*

**DIJ-** : cf. **DIS-** (ex. **dijoñjal** cf. **disoñjal**)

**DIJA / DIJAR / DEJA / DEJAR** [di'ʒa] [di'ʒar] [de'ʒa] [de'ʒar] : [***de ia*** XVI[e] ; ***dija*** 1850] ad. ; Déjà

**Kar skuizh oan deja !** : Car j'étais déjà fatigué ! *(Berrien)* ; **Pet(r)a é ar macheñ deja 'ta ?** : Qu'est-ce que c'est déjà le machin, tiens ? *(Pluskelleg)* ; **A-raog ma'hat vïen ket gwelet kalz deja** : Probablement que déjà avant on ne me voyait pas beaucoup *(Kalaner)* ; **Erro an nos dija a-benn oa en-om ga(a)et gad un'...** : La nuit était déjà arrivée quand il en rencontra un... *(Berrien)* ; **An dra-se ree tost da be(va)r-ugent la deja heñ** : Ça faisait déjà près de quatre-vingts ans hein *(Ponvel)* ; **Me(d) n'eus kime(d) goull ga'r c'hoñversanted dijar brem(añ)** : Mais il n'y a qu'à demander aux commerçants déjà maintenant *(Lannedern)* ; **'Hond deja (e)mout ? Daon ! Koulskoude é a-bred c'hoazh !** : Tu pars déjà ? Pourtant il est encore tôt ! *(Skrigneg)* ; **An dra-h(e) zo traou ha' zo kozh dejar ! Pé oan krog d'o(be)r ahe gis-se** : Ce sont des trucs qui sont déjà vieux ! Lorsque je commençais là *(Speied)* ; **Med amañ é important deja deusonti he-hun med deus toud pezh a'h a goude** : Mais elle est importante de par elle-même déjà et de par tout ce qui vient ensuite *(Kallag)* ; **Me ouïen ket pos galleg (e-)bed raog oan aet d'ar skoul (aha)naon, ar pezh oa un tor dijar !** : Moi je ne savais pas un mot de français avant d'être allé à l'école, ce qui était déjà un tort ! *(Speied)*

- **Dija walc'h / Deja walc'h** : Pour ainsi dire ; **Ken kreñw (e)veldaoñ deja walc'h** : Pour ainsi dire aussi fort que lui *(Landelo)* ; **Ha vijes ba'n teñval dija walc'h a-benn errued ba'r gêr** : Et tu te trouvais pour ainsi dire dans l'obscurité, avant d'arriver chez toi *(Plouïe)* ; **Ar c'herseg a ga(v)e mad ar lann, koulz 'vel ar melchen dija walc'h !** : Les chevaux aimaient l'ajonc, autant que le trèfle pour ainsi sire ! *(Kareis)*

**DIJANDELLAÑ** [diʒɑ̃n'dɛlə] : vb. ; Déjanter

✗ *cf.* : ***rod***

**Dijandellet ba foñs ur ramblè bennaket** : Déjantée au fond d'un remblai quelconque *(An Uhelgoat)* ; **Pa 'h een war'nèi ha houzh grene ha' zijandelle, laran dec'h, vïe houzh da zijandellañ partoud** : Lorsque je montais dessus elle tremblait et déjantait, je vous le dis, elle déjantait partout *(An Uhelgoat)*

**DIJENERAÑ** [diʒe'ne:rə] : [***dijeneriñ*** 1992] vb. ; Dégénérer

**Ar c'herc'h zijenere ha ziwar ar greun fall teue drog** : L'avoine dégénérait et des mauvaises graines provenait de l'ivraie *(An Uhelgoat)*

**DIJERIÑ** [di'ʒè:ri] : [***digeraff*** 1499] vb. ; Digérer

✗ *syn.* : ***diskargañ***

**Nôant ket bet amzer da zijeriñ (a)nê c'hoazh** : Ils n'avaient pas encore eu le temps de les digérer *(Plonee)* ; **Me(d) pass re (a) velchen-glas, gwelloc'h oa ar melchen-ru, dijeriñ reent gwelloc'h ar melchen-ru** : Mais pas trop de trèfle des prés, le trèfle rouge était meilleur, ils digéraient mieux le trèfle rouge *(Skrigneg)* ; **Ba-blassou vis(e) rôet lann d'ar re-he, me(d) ar lann oa pouèr d'ar c'heseg ! Pounner vïent, sterd da zijeriñ un tamm ha tàe ur pezh kov dê** : Par endroits on leur donnait de l'ajonc, mais l'ajonc était lourd pour les chevaux ! Ils étaient lourds, un peu dur à digérer et ça les faisait devenir ventripotent *(Poullaouen)*

**DIJUNI / DUJUNI / TIJUNI** [di'ʒy:ni] [dy'ʒy:ni] : [***deguny*** 1633] n.m. (pl. **-ïou** [diʒy'niw]) ; Petit déjeuner

✗ *cf.* : ***bara deg-eur, gortosenn, lein, merenn, merenn-vihen, koan***

**Hemañ é ho tijuni** : C'est votre petit déjeuner *(Poullaouen)* ; **Debet e zijuni gantoñ** : Il a pris son petit-déjeuner *(Plouïe)* ; **Mond da glask e zijuni** : Aller prendre son petit déjeuner *(Plouïe)* ; **Pé voa deut ar mevelien da zeb o dujuni** : Quand les servants vinrent prendre leur petit déjeuner *(Plonee)* ; **Med daw é din-me kaoud ma dijuni a-raog !** : Mais il faut que j'ai d'abord mon petit déjeuner *(Poullaouen)* ; **Pé vo debet ho tijuni po kime da zrailhañ koat din-me !** : Lorsque vous aurez pris votre petit déjeuner vous n'aurez qu'à me hacher du bois *(Landelo)* ; **Ha vé tommet he dijuni dèi ha lak he bara toud dèi ba'n hi c'hichenn** : Et on lui chauffe son petit déjeuner et on lui met tout son pain à côté d'elle *(Plouïe)* ; **Ha pa sa(v)e deuh ar mintin teue d'i zijuni ha hezh a ree tammou**

**maniou 'è !** : Et lorsqu'il se levait le matin, il venait prendre son déjeuner et il faisait aussi des petits paniers *(Skrigneg)* ; **Me, an de war-lerc'h, greden ket dond da zibiñ ma dijuni ga'n owen da gaoud adarre !** : Moi, le lendemain, je n'osais pas venir prendre mon petit déjeuner de peur d'avoir encore ! (une engueulade) *(Skrigneg)* ; **Nañ-nann hag e dijuni vïe ràet daoñ ha pé (e)n-om ga(v)e deuh an nos vïe ràet un tamm kass-krout bennag daoñ da zibiñ** : Non non, et on lui donnait son petit déjeuner et lorsqu'il arrivait de nuit on lui donnait une sorte de casse-croûte à manger *(Lokmarïa)*

**DIJUNT** ['di,ʒynt] : [***dijuënt*** 1732] ad. ; Disjoint

✗ *syn.* : ***diglos*** ; & *cf.* : ***disjontiñ, junt***

**Da barked so dijunt** : Ton parquet est disjoint *(Poullaouen)*

**DIKSIONÊR** [diksjo'nɛ:r] : [***dictionar*** 1499] n.m. (pl. **-iou** [diksjo'nɛrju]) ; Dictionnaire

**Peus kime klask ba'n diksionêr** : Tu n'as qu'à chercher dans le dictionnaire *(Plouïe)* ; **Neu'n fa ket gwraet diksionêr e-bed !** : Alors tu n'aurais pas fait de dictionnaire ! *(Plourac'h)* ; **Gast ! An dra-he ray un diksionêr gou(de)-se** : Putain ! Ensuite ça fera un dictionnaire *(Plouïe)* ; **Pe-lec'h 'ma an diksionêr ? N'é ket laket ba'n diksionêr ?** : Où est le dictionnaire ? Ce n'est pas mis dans le dictionnaire ? *(Skrigneg)*

**DIKTE** ['dikte] : n.f. ; Dictée

**Ni n'omp ket galloudus d'hond d'an nec'h d'an dikte** : Nous ne sommes pas assez forts pour aller en haut à la dictée *(Skrigneg)* ; **Peus ket gwraet 'nèi ? Tou'n dud neus gwraet an dikte-houzh, ba'r skoul, *en primaire* !** : Tu ne l'as pas faite ? Tout le monde a fait cette dictée, à l'école, en primaire ! *(Kleden)*

- **Dikte-sertifikad** : Dictée de certificat ; **Ur wech ma gwraet un dikte-sertifikad** : Une fois, je fis une dictée de certificat *(Kallag)* ; **Ma gwraet un dikte-sertifikad ha mi ma gwraet an neubeutañ faotennou ba'n dikte** : Je fis une dictée de certificat et c'est moi qui fis le moins de faute dans la dictée *(Kallag)*

**DILAEZHIÑ** [di'lɛ:zi] : [***dilaezan*** XIX[e]] vb. ; Délaiter / Faire passer le lait à (une vache...)

✗ *cf.* : ***laezh***

**Dilaezhet é ar veuc'h** : La vache est délaitée *(Ponvel)* ; **'Hond da zilaezh' ema ar saout** : Les vaches vont perdre leur lait *(Ar Fouillez)* ; **Pé vise e(rr)o ur serten mar(e) é e(rr)o komañs da bounnerraad ga he loue ha vïe dilaezhet, vise red dihan da hoer(o) anèi** : Lorsqu'on arrivait à une certaine époque, la vache commence à d'alourdir à cause de son veau, on lui faisait passer son lait, il fallait arrêter de la traire *(Ponvel)*

**DILAMPAD** [di'lɑ̃mpəd-t] : [***dilamet*** 1499] vb. ; Bondir

✗ *syn.* : ***lampañ, sailhad*** ; & *cf.* : ***lamp***

**Ha ni lampad ha dilampad deuh ar gwele-klos war ar bank-tosser** : Et nous de sauter et bondir du lit clos au banc clos *(An Uhelgoat)*

- **Ober lampad-ha-dilampad** : Battre la chamade ; **He c'halon ree lampad-ha-dilampad** : Son cœur battait la chamade *(Lokmarïa)*

**DILAÑS** [,di'lɑ̃s] : [***dilañs*** 1958] ad. ; En retard

✗ *syn.* : ***berreg, tapet divêd*** ; & *cf.* : ***dale, lañs***

**Turluterien-nos, tud dilañs** : Des personnes agitées la nuit, des gens en retard *(Poullaouen)*

- **Be dilañs war e labour** : Être en retard dans son travail ; **Dilañs é-heñw war e labour** : Il est en retard dans son travail *(Plouïe)*

**DILARED** [di'lɑ:r(əd-t)] : [***dilarèt*** XVIII[e]] vb. ; Dédire / Démentir / Contredire

✗ *syn.* : ***dislared*** ; & *cf.* : ***lared***

◆ Contredire ; **Neu'n nin voa ba-dan hè d'an amzeriou c'hoazh dram oa un tamm segneur bihen da-neuhe dé lañs dèoñ, pa ket erf(er) da zilar' forz tud neuhe !** : Nous étions alors de rang inférieur à eux à ces époques vu qu'il y avait pour-lors un petit seigneur pour le lancer, tu n'avais alors pas intérêt à contredire n'importe qui *(Speied)*

◆ Démentir ; **Wechou vé d(a) zilared an dud** : Il faut parfois démentir les gens *(Berrien)*

**DILASSAÑ** [di'lasə] : [***dilaczaff*** 1499] vb. ; Délacer

✗ *cf.* : ***lassañ***

**Hag e-se me ma dilasset i breutellou dèoñ !** : Et donc moi je lui avais délassé ses bretelles ! *(Plonee)* ; **Hemañ-all dilass ar sac'h ha abandoniñ e garr-moc'h** : Et l'autre qui délace le sac et abandonne sa charrette à cochons *(Plonee)* ; **Sè oa-ñw ket gouest da zilass 'nê ! Ken mew-all 'vel oa-ñw ! Ha faote dèoñ cheñch i dilhad 'benn mond da vouet ar loned** : Tiens il n'était pas capable de les délasser ! Tellement il était saoul ! Et il voulait changer ses vêtements avant d'aller nourrir les bêtes *(Plonee)*

- **Be dilass e vragou gantoñ papred** : Être chaud de la braguette (mot-à-mot : Être délacé son pantalon avec lui toujours) ; **Deus ar baotred tomm vé laret : Hem(añ) vé dilass e vragou gantoñ papred** : On dit des hommes chauds : C'est un chaud de la braguette *(Kleden)*
- **Dilass ar sac'h war *ub.*** : Délacer le sac (et ainsi libérer celui qui y est enfermé) ; **Peus kemed dilass ar sac'h warnon ha sur po (a)nèi !** : Tu n'as qu'à me délacer le sac, et tu l'auras sûrement *(Plonee)*

**DILEMEN** [di'leːmən] : [***dilemel*** XIXe] vb. ; Soustraire

✗ *cf.* : ***lamed, lemen***

**Dilem ar goutell deus doworn hezh** : Soustrais-lui le couteau des mains *(Poullaouen)*

**DILERC'HER** [di'lɛ̀rhɛr] : [***dilerc'hier*** 1958] n.m. (pl. **-ien** [dilɛ̀r'hɛ̀rjən]) ; Retardataire

✗ *syn.* : ***sklej-labour***

**Hezh so un dilerc'her war e labour** : C'est un retardataire au travail *(Plouïe)*

**DILES** ['diːləz-s] : [***dilés*** 1723] n.m. ; Démission

➢ **Ober e ziles** : Donner sa démission ; **Gwraet na he diles** : Elle avait donné sa démission *(An Uhelgoat)*

**DILESIÑ** [di'leːzi] : [***dilesell*** 1499] vb. ; Délaisser

✗ *syn.* : ***abandoniñ***

**'Bénn joñjon brem(añ), gwel(ed) pe-sort mod é dileset an douarou ! 'Bénn zo *matériel* brem(añ) dé labourad 'nê-gn** : Quand je pense maintenant, voir comment les terres sont délaissées ! Quand tu as du matériel de nos jours pour les travailler *(Sant-Wazheg)*

**DILEUÑIAÑ** [di'lœ̃.jə] : [***dileunia*** 1908] vb. ; Déborder (cours d'eau)

✗ *syn.* : ***debordañ*** ; & *cf.* : ***beuiñ***

**Me(d) ma zileuñiè an dour, 'benn-ne(u)'n vis(e) dour, ur bern dour heñ !** : Mais si l'eau débordait, c'est que pour-lors il y avait de l'eau, énormément d'eau hein ! *(Kareis)*

**DILHAD** ['diʎəd-t] : [***dillat*** 1499] n.m. ; (du) Linge / Vêtements (vu comme un collectif, à mentionner comme tel)

✗ *syn.* : ***abid, abilhamant, gwiskamant***

◆ (du) Linge ; **Birv(iñ) an dilhad** : Bouillir le linge *(Lannedern)* ; **Sec'hiñ an dilhad** : Sécher le linge *(Lannedern)* ; **An dilhad zo bet gwlebet** : Le linge a été mouillé *(Lannedern)* ; **An dilhad zo bet gwelc'het** : Le linge a été lavé *(Lannedern)* ; **Lak an dilhad war an orjelenn** : Met le linge sur le fil *(Plouïe)* ; **Passeal an dilhad ba'n dour prop** : Passer le linge à l'eau claire *(Lannedern)* ; **Ar ludi zo mad 'vid birviñ an dilhad** : La cendre est bonne pour bouillir le linge *(Skrigneg)* ; **Ar holazh zo gati da skoiñ an dilhad** : Elle a le battoir pour battre le linge *(Lannedern)* ; **Ar reñ-he vije rôet dilhad dê ga an dud** : Les gens leur donnaient des vêtements *(Skrigneg)* ; **Hag vïe ledet an dilhad war ar geot** : Et on étalait le linge sur l'herbe *(Plonee)* ; **N'hallon ket dond, me (e)ma ma dilhad ganiñ !** : Je ne peux pas venir, j'ai mon linge avec moi ! *(Skrigneg)* ; **Ha vise laket an dilhad ba'r sampilherenn ha douget !** : On mettait le linge dans la serpillière et on portait ! *(Brennilis)* ; **Ha mamm-gozh a ràe sañwon dèi da welc'h(iñ) hi dilhad** : Et grand-mère lui donnait du savon (à elle) pour qu'elle lave son linge *(Skrigneg)* ; **Poent é despugn an dilhad, mod-all vogn kras ga'n domm(d)er !** : Il est temps de ramasser le linge, sinon ils seront rêches à cause de la chaleur *(Plouïe)* ; **Gwich-all vije bervet an dilhad bord ar rinier, kuit da sklejañ 'nê d'ar yêr** : Autrefois on bouillait le linge au bord de la rivière, afin d'éviter de les traîner jusqu'à la maison *(Skrigneg)* ; **Hag Yvonne a oa he dilhad é sec'hañ maes war an orjadenn, pudur na kannet 'benn oa aet** : Et Yvonne avait son linge qui séchait dehors sur le fil, puisqu'elle avait lavé avant qu'il parte *(Skrigneg)* ; **Hag a lakee hi dilhad (as)sames ga re mamm-gozh ha goude, pa vijent sec'h, a lake 'nê 'darre !** : Et elle mettait ses vêtements avec ceux de grand-mère et après, lorsqu'ils étaient secs, elle les remettait ! *(Skrigneg)* ; **Med pé vise erc'h, mamm 'h ee, d'ar yow 'h ee da gann(añ) an dilhad, deus ar beure 'h ee da zistronkañ 'nê** : Et lorsqu'il neigeait, maman allait, le jeudi elle allait laver le linge, elle allait le matin l'essanger *(Karnod)* ; **Redeg-koue vis(e) lar(e)t ha vise taol(et) an dilhad barzh ha taol(et) dour tomm barzh, me(d) an dra-s(e), me meus gwel(e)t kann(o) an dilhad ba'r reñ-s(e), med pé oan yowank-tre ! Ha é pe(va)r-ugent la so** : On disait couler la lessive et on y déversait le linge et on y déversait l'eau chaude, mais ça, moi j'ai vu laver le linge dans ceux-là, mais lorsque j'étais très jeune ! Et c'était il y a quatre-vingts ans ! *(Kareis)*

◆ Vêtements ; **Dilhad lor** : Vêtements crasseux *(Plouïe)* ; **Diframmet ma dilhad** : Mes vêtements arrachés *(An Uhelgoat)* ; **Distrempet é e zilhad** : Ses vêtements sont complètement trempés *(Plouïe)* ; **Labisset peus ho tilhad** : Vous avez sali vos vêtements *(Groñvel)* ; **Mastrouilhet na e zilhad** : Il avait barbouillé ses vêtements *(Poullaouen)* ; **Stribilhonet e zilhad gantoñ** : Il a mis ses vêtements en lambeaux *(Plouïe)* ; **Préss war'nèi tenn he dilhad** : Pressée de retirer ses vêtements *(Landelo)* ; **Lak an dilhad da sec'hañ amañ** : Mettre le linge à sécher ici *(Lannedern)* ; **Pé oa tennet e zilhad gantoñ** : Quand il retira ses vêtements *(Landelo)* ; **Lak an dilhad war an tu-henou** : Mets les vêtements à l'envers *(Plouïe)* ; **Teurc'had an dilhad ba'n armel** : Fouiller les vêtements sans délicatesse dans l'armoire *(Plouïe)* ; **Mil-bréss war'naoñ tenn e zilhad** : Plus qu'impatient de retirer ses vêtements *(Landelo)* ; **Ar mod da lak ar c'hoef hag ar mod da zougen an dilhad** : La façon de mettre la coiffe et la façon de porter les vêtements *(Skrigneg)* ; **Gwech-all voa ur c'hemener oa ha' ree dilhad sur-mesur** : Autrefois il y avait un couturier qui faisait des vêtements sur-mesure *(Plonee)* ; **Nin meump ket dilhad e-bed da denn (aha)namp** : Nous n'avons aucun vêtement à enlever *(Plouïe)* ; **Oh ! Aet a-walc'h vijen, med meus ket (a) zilhad d'ond !** : Oh ! Je serais bien allé, mais je n'ai aucun vêtement pour aller ! *(Skrigneg)* ; **Me ma dilhad damait 'e, distrouilh 'e, med cheñchet meus 'nê 'vid dond** : Tout à l'heure j'avais également des vêtements, également insalissable, mais je les ai changés pour venir *(Plouïe)* ; **Hag vije laket dilhad dê heñ, vije gwraet dilhad dê, un tamm kamijolenn mennaket** : Et on leur mettait des vêtements hein, on leur faisait des vêtements, une espèce de tricot quelconque *(Skrigneg)* ; **Vije küet i zilhad daoñ blam(e)d daoñ pass dond d'ar bal, pa ouïe lar teue ganen-me...** : On lui cachait ses vêtements pour qu'il n'aille pas au bal, lorsqu'elle savait qu'il venait avec moi... *(Skrigneg)* ; **Boñ, lar, me zo hond da denn ma dilhad, peus kime tenn ho re hag damaig vo gwelet** : Bon, dit-il, je vais enlever mes

vêtements, vous n'avez qu'à enlever les vôtres et tout à l'heure on verra *(Landelo)* ; **Hag an eil dilhad vije an eil bugel war-lerc'h egile, pugur vijent ket us(e)t, houzoh walc'h !** : Et les vêtements étaient portés par un enfant après l'autre, puisqu'ils n'étaient pas usés, vous savez bien ! *(Skrigneg)* ; **Marcel na kroget Bernard ga i dilhad ga i dent ha na krimpet ga'r gordenn da zond beke(d) an nec'h** : Marcel, de ses dents, attrapa Bernard par ses vêtements et il grimpa à la corde pour remonter *(Kleden)* ; **Daon ! N'añw ket d(a) 'n-om gannañ deuh-ouit 'ha ! Metramant me zivrègo ma dilhad ! (E)ma ma dilhad war da gein !** : Diantre ! Je ne vais pas me battre contre toi ma foi ! Sinon je vais déchirer mes vêtements ! Tu portes mes vêtements ! *(Skrigneg)* ; **Cheñch he dilhad e-se ha lak anèi en-dro ba he gwele blam dèi da (e)n-om dommañ ha oa skorned** : Et donc changer ses vêtements et la remettre dans son lit pour qu'elle se réchauffe tandis qu'elle était gelée *(Plouïe)* ; **Me ree (iv)è dilhad, komañset oan d'o(be)r poupeennou ga patates ha koat, bet gwraet ga pilhou ga ma mamm** : Je faisais aussi des vêtements, je commençais à faire des poupées avec des patates et du bois, faites avec des bouts de chiffons de ma mère *(Skrigneg)* ; **An eskob noa c'hoant da gaoud ur bragou 'e ga'r c'hemener, pegur heñw voa ur c'hemener mad a oa ha' ree dilhad mad ha dilhad sur-mesur, <u>re</u> vraw** : L'évêque désirait également un pantalon fait par le tailleur, parce que c'était un bon tailleur qui faisait de bons vêtements, des vêtements sur mesures, des plus beaux *(Plonee)*

- **Be maes deuh e zilhad** : Flotter dans un vêtement (trop maigre) ; **Distruj 'ha ! E(rr)o é maes deuh e dilhad !** : Défait ma foi ! Il en est arrivé à flotter dans ses vêtements ! *(Kolloreg)* ; **Ha e(rr)o oa-heñw maes deus e dilhad 'ha paotr-powr ! Hañ ! Treut !!!** : Il en était arrivé à flotter dans ses vêtements ma foi mon pauvre ! Hein ! Maigre !!! *(Kolloreg)*
- **Cheñch e zilhad** : Se changer (changer de vêtements) ; **Tap ma douch ha cheñchañ ma dilhad** : Prendre ma douche et me changer *(Karnod)*
- **Dilhad-labour** : Vêtements de travail ; **Ha mé sad breneè dilhad, tro-walc'h dilhad 'vi(d) ar bla, dilhad-labour, ga'r foar, 'bénn gasseè kroc'hen-gôed breneè dilhad gantoñ 'vi(d) ar bla, 'vi(d) laka(d) bem(de)** : Et mon père achetait des vêtements, assez de vêtements pour l'année, des vêtements de travail, à la foire, quand il apportait de la peau de taupe, il achetait des vêtements pour l'année, pour mettre quotidiennement *(Laz)*
- **Dilhad-peïsantes** : Habit de paysanne ; **Ar rokedenn vïe gwraet deus *la veste* ma peus c'hoant, deus an dilhad-peïsañtes !** : La veste, on l'appelait la « rokedenn » si tu veux, de l'habit de paysanne ! *(Kolloreg)*
- **Diviskañ e zilhad** : Ôter ses vêtements ; **Houzh, pa vije braw an amzer, a ziviske hi dilhad ha' ganne 'nê ba-bord ar rinier hag a chome ene aseet ga un tamm tapiss pe pezh a ga(v)e ken a vije sec'h hi dilhad !** : Elle, lorsque le temps était beau, ôtait ses vêtements et les lavait au bord de la rivière, elle restait là assise avec une petite couverture ou ce qu'elle trouvait jusqu'à ce que ses vêtements soient secs ! *(Skrigneg)*
- **Gwaskañ an dilhad** : Essorer le linge ; **Gwask(et) un tamm bihen neu'n ha hadpassêt ba'n dour** : On essorait alors un tout petit peu et on repassait dans l'eau *(Kareis)*
- **Gwelc'h an dilhad** : Laver le linge / Faire la lessive ; **Da welc'h an dilhad** : Pour laver le linge *(Plouïe)* ; **Ar vowes zo ba ar stêr (é) welc'h** ['vɛ̃lh] **an dilhad** : La femme fait sa lessive au lavoir *(Lannedern)* ; **Ar vowes-te oa (é) honid hi boued (e)n-ur welc'h an dilhad e ti an dud** : Cette femme-là gagnait sa croûte en lavant le linge à domicile *(Lokereg)*
- **Gwiskañ e zilhad da *ub.*** : Habiller *qqn.* ; **Med goude neuhe ni meump gwisket hi dilhad dèi hag a lared dèi lak hi dent ha-toud ha ni zo komañset da ganañ dèi ba'h ar gambr** : Mais alors après nous l'avons habillée et nous lui avons dit de mettre ses dents et tout et nous avons commencé à chanter pour elle dans la chambre *(Skrigneg)*
- **Marc'hadour-dilhad** : Marchand de vêtements ; **An heñi-all oa marc'hadour-dilhad** : L'autre était marchand de vêtements *(Landelo)* ; **Da eizh la neuhe voa-hi kasset neuhe d'ar bourk dé Gareis dé di ur marc'hadour-dilhad** : À huit ans, alors, elle fut donc envoyée au bourg, à Carhaix, chez un marchand de vêtements *(Plonee)*
- **Mignon é 'leizh e zilhad** : Il est trop mignon (pour un bébé) (m-à-m. mignon il est plein ses habits) ; **Ah ! Krog é da c'hoarzhin ! Oh ! Mignon é 'leizh i zilhad !** : Ah ! Il commence à sourire ! Oh ! Il est trop mignon ! *(Skrigneg)*
- **Taped an dilhad diwar an orjalenn** : Ramasser le linge du fil ; **Boñ, kê da gass anê dèi ha me 'h a da daped ma dilhad diwar an orjadenn !** : Bon, va-lui les apporter et moi je vais ramasser le linge du fil *(Skrigneg)*

**DILIVRAÑ / DELIVRAÑ** [di'livrə] [de'livrə] : [***diliuraff*** 1464] vb. ; Délivrer

✗ *syn.* : ***diboaniañ***

**Poent a-walc'h é daoñ mond, dilivret 'o hag ar re-all gantoñ** : Il est grand temps pour lui de partir, il sera délivré ainsi que les autres *(Skrigneg)* ; **Me, pezh a heus c'hoant da gaoud, a ray dit, pudur heus delivret aha(n)on !** : Moi, ce que tu veux avoir, je te le donnerai, puisque tu m'as délivré ! *(Skrigneg)*

**DILOAIIÑ** [di'lwɑːj] : [***diloâa*** 1914] vb. ; Décanter / Se poser (quelque part)

◆ Décanter ; **Ha hezh ziloaie ket ! Ha vên choñjal wichou, med pe-sort mod reent neu'n pé vis(e) dour ar mod-se ?** : Elle ne décantait pas ! Je me demande parfois, mais comment faisaient-ils alors lorsqu'il y avait de l'eau comme ça ? *(Poullaouen)* ; **Ar bleud-kerc'h vise laket ba'n dour 'è da ziloaiiñ hag an de war-lerc'h vise passeet ba un tañoues-silañ-toas** : On mettait aussi la farine d'avoine à décanter dans l'eau et le lendemain on passait dans un tamis à filtrer la pâte *(Ponvel)* ; **Med oa ket dour-ell ha vis(e) red d'ob(e)r ga hezh ha vis(e) gwraet boued ga'n dra-he memes-tra, med vis(e) ket evet ba'r werenn ha wechou vis(e) laret « lesk 'naoñ da ziloaiiñ ! »** : Mais il n'y avait pas d'autre eau, il fallait faire avec et on l'utilisait quand-même pour faire à manger, mais on ne la buvait pas au verre et parfois on disait « laisse-la décanter ! » *(Poullaouen)*

◆ Se poser (quelque part) ; **Sell ma breur oa aet da labour(ad) goud(e), diloaiet da Vêl-Kareis ha goud(e)-se oa aet da Wengamp** : Tiens mon frère parti travailler ensuite, se posa à Maël-Carhaix et parti ensuite à Guingamp *(Lokarn)*

**DILOJAÑ** [di'lo:ʒə] : [***dilogea*** 1659] vb. ; Déloger / Déménager

✗ *cf.* : ***lojañ***

◆ Déloger ; **An dra-he, oan ket bet dilojet gwech e-bed** : Ça, je ne me suis jamais fait déloger *(Poullaouen)*

◆ Déménager ; **'Tilojañ 'n uiou d'ond 'ta ba lec'h-all** : Déménager les œufs pour aller ailleurs *(Skrigneg)* ; **Pa vrèges an neizh a weles anê toud 'tilojañ** : Quand tu démolissais le nid (de fourmis), tu les voyais toutes déménager *(Skrigneg)*

**DILOKEDIÑ** [dilɔ'ke:də] : vb. ; Tirer le loquet

✗ *cf.* : ***alc'hweañ, lokediñ, morailhañ, prennañ***

**Dilokediñ an nor** : Tirer le loquet de la porte *(Poullaouen)* ; **Ha morailhañ ha divorailhañ ha dilokediñ !** : Verrouiller, déverrouiller et tirer le loquet ! *(Skrigneg)*

**DILU** ['dily] : [***dilu*** 1895] ad. ; Organisé (-se) / & n.m. ; (sens de l') Organisation

✗ *syn.* : ***dineuñ***

◆ Sens de l'organisation ; **Hezh neus dilu e-bed** : Il n'a aucun sens de l'organisation *(Plouïe)* ; **Neus ket dispak e-bed, neus dilu e-bed ! N'oar ket (e)n-om gemer d'o(be)r e labour !** : Il n'a aucune débrouille, aucun sens de l'organisation ! Il ne sait pas s'y prendre pour faire son travail ! *(Plouïe)*

➢ **Be dilu war ar labour** : Être organisé dans le travail ; **Tud oaint ket dilu war ar labour en mod e-bed** : Des gens qui n'étaient pas du tout organisés dans le travail *(Plouïe)*

**DILÜIAÑ / DILUÏÑ / DILUIO** [di'lyjə] [di'lɥi:] [di'lwi:] [d'lyjo] : [***diluzyaff*** 1499] vb. ; Démêler / Organiser

✗ *syn.* : ***dic'hwinañ, diveskañ*** ; & *cf.* : ***lüiañ***

◆ Démêler ; **Ale ! Diluïñ bremañ !** : Allez ! Démêle maintenant ! *(Skrigneg)* ; **Vije lar(e)t dê « diluïñ » pa vijent louïet ga'n trêtou, ma 'h ee ar c'harr dre 'n tu-all d'an trêtou, pass beañ 'kreis an trêtou** : On leur disait « démêle » lorsqu'ils étaient emmêlés dans les traits, si la charrette allait de l'autre côté des traits, ne pas être au centre des traits *(Skrigneg)*

◆ Organiser ; **Dilüiañ e labour** : Organiser son travail *(Plouïe)*

**DILUN / DELUN** [di'ly:n] [de'ly:n] : [***dillun*** 1633] ad. ; (ce) Lundi (qui vient)

✗ *cf.* : ***lun***

**DIME / DEME** ['di:me] ['de:mi] : [***dimez*** 1847] n.m. (pl. **-ziou** [de'mezju] **-iou** [di'meju]) ; Mariage / Fiançailles

✗ *syn.* : ***prïedelezh*** ; & *cf.* : ***eured, goulladou***

➢ **Frègañ an dime** : Rompre les fiançailles *(Plouïe)*

**DIMEIÑ / DEMEIÑ / DEMNEIÑ / DIMIIÑ / DIMÉ** [di'mɛj] [de'mɛj] [dem'nɛj] [di'mi:] [di'me:] : [***dimiziff*** 1499] vb. ; (se) Fiancer / (se) Marier / n.vb. Fiançailles / Mariage

✗ *cf.* : ***eureujiñ***

**Pa zimeo** : Quand il se fiancera *(Berrien)* ; **Ar bla(v)ezh oan demeet** : L'année de mes fiançailles *(Speied)* ; **Dimeet é ho merc'h ?** : Votre fille est fiancée ? *(An Uhelgoat)* ; **Houzh oa ket bet demeet** : Elle ne s'était pas fiancée *(Plouïe)* ; **Dimeet oa da verc'h ar roue** : Il se maria à la fille du roi *(Berrien)* ; **Me meus c'hoant da zimiiñ** : J'ai envie de me marier *(Sant-Hern)* ; **Me meus choñj pa oan dimeet** : Je me rappelle lorsque je me suis fiancé *(Skrigneg)* ; **Houzh oa dimeet d'ur Begad** : Elle était fiancée à un Begad (n. famille) *(Berrien)* ; **Bremañ é poent d'ar merc'hed dimeiñ !** : Il est maintenant temps pour les filles de se fiancer *(Plonee)* ; **Me oa demeet ha ma breur oa ket** : J'étais fiancé alors que mon frère ne l'était pas *(Lokarn)* ; **Prometet noè dèi vise demeet gantehi** : Il lui promettait de l'épouser *(Kergrist)* ; **Goude poa prometet dèi boud demeet gantehi** : Alors que vous lui aviez promis de l'épouser ! *(Kergrist)* ; **Ma peus c'hoant gis ma voc'h kontant 'h amp da zimiiñ** : Si tu veux vu que tu es d'accord nous allons nous marier *(Sant-Hern)* ; **Ma mamm-gèr oa marvet (iv)è pé oa demneet Annie** : Ma belle-mère était également décédée lorsque Annie se maria *(Skrigneg)* ; **Bar(z)h oan dimêt, mé gwas oa ba Paris ha me oa ba'r Bretagn !** : Avant que je fus mariée, mon mari était à Paris et moi j'étais en Bretagne ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **An otrou zo klask (a)ha(n)on da lak (a)ha(n)on da zimiiñ d'e verc'h !** : Le monsieur me cherche pour me marier à sa fille ! *(Plonee)* ; **Ur wech meus choñj lar me voa dimeet, eureujet ha voan krog la'o ur lapin** : Je me rappelle d'une fois que j'étais fiancée, mariée, j'avais commencé à tuer un lapin *(Sant-Wazheg)* ; **Me meus un nizhes ha neus tri (a) vugwal, diw verc'h hag ur mab ha heñi e-bed anê zo demeit** : Moi j'ai une nièce qui a trois enfants, deux filles et un fils, et aucun d'entre eux n'est fiancé *(Plouïe)* ; **Hag e-se oa bet ar goulladou hag e-se oa gwraet an dimiiñ ha gwraet an eured** : Et donc les demandes en mariage avaient été faites et donc le mariage fut fait ainsi que la noce *(Sant-Hern)*

➢ **A-neve dimeet** ['ne:vədi,me.d-t] : Nouvellement fiancé (-e) ; **Hemañ oa un dèn yowank 'neve dimeet** : C'était un jeune homme nouvellement fiancé *(An Uhelgoat)*

➢ **Be dimeet en-dro** : Être remarié (-e) ; **Ha ka(s)i-sur oa dimeet en-dro, me(d) ar vugal(e) oa bihen c'hoa(zh), an eil rumm** : Il était très certainement remarié, mais les enfants étaient encore petits, la seconde génération *(Laz)*

➢ **Roiñ e verc'h da zimeiñ** : Fiancer sa fille ; **Hag neuhe ar roue na laret a reche e verc'h da zimeiñ d'an hini a bareche (a)nèi** : Et alors le roi avait dit qu'il fiancerait sa fille à celui qui la guérirait *(Berrien)*

**DIMERC'HER / DEMERC'HER** [d(i/e)'mɛrhɛr] : [vx. br. ***didmercer*** ; ***demercher*** XVI[e]] ad. ; Mercredi prochain

✗ *cf.* : ***merc'her***

**Hag ema devezh ar gouel da vi dimerc'her** : Et le jour de la fête se trouve être mercredi prochain *(An Uhelgoat)*

**DIMERDAÑ / DEMERDAÑ** [di'mɛrd(ə)] [de'mɛrd(ə)] : [***demerdiñ*** 1992] vb. ; Démerder

➢ **En-om zimerd / En-om demerdañ** : Se démerder ; **Bep-heñi n'om zimerd 'vel gall !** : Chacun se démerde comme il peut ! *(Plourac'h)* ; **Ah ! Pass an de-se ! An de-se ma 'n-om demerdet ma-hun !** : Ah ! Pas ce jour-là ! Ce jour-là, je m'étais démerdée toute seule ! *(Skrigneg)* ; **Ar saout vije lesket da 'n-om zimerd ha ni 'h ee da c'hoa(r)i ti bihen** : On laissait les vaches se démerder et nous nous allions jouer à la dînette *(Berrien)*

**DIMEURZH / DEMEURZH** [di'mørz-s] [de'mørz-s] : [vx. br. ***didmorth*** ; ***demeurz*** XVI[e]] ad. ; (ce) Mardi (qui vient)

✗ *cf.* : ***meurzh***

**Kenô 'benn 'imeurzh !** : Au revoir et à mardi ! *(Skrigneg)*

**DIMINÜIÑ** [dimi'nyːi] : [***diminuaff*** 1499] vb. ; Diminuer

✗ *syn.* : ***digreskiñ***

**Diminüiñ a rênt buan a-walc'h** : Ils diminuent assez rapidement *(Skrigneg)* ; **Ma ! Diminüiñ reent, ah ya ! Pugur a vijent gwag** : Pff ! Elles diminuaient (verrues), ah oui ! Puisqu'elles étaient molles *(Skrigneg)* ; **Seto ahe goud(e)-se oa diminüet an taoliou-gwen(an) neu'n** : Donc là ensuite les essaims d'abeilles avaient alors diminué *(Kleden)* ; **Set(u) oamp deut a-benn da ziminüiñ ha da ziminüiñ an tan** : Nous étions donc parvenus à diminuer et diminuer le feu *(Plouïe)* ; **Daon ya 'ha ! Mamm a vije soueet, a wele an anduilh 'timinüiñ** : Ah oui ma foi ! Ma mère était étonnée, elle voyait les andouilles diminuer *(Skrigneg)* ; **(A-)benn ar fin oamp deut memes-tra (a-)benn da ziminüiñ (a)nèoñ** : Pour finir nous étions quand-même arrivés à le diminuer *(Plouïe)* ; **An dour zo bet diminü(e)t, n'eus ket prajou kin hag a chom ar saout fontet barzh-enne...** : L'eau a été diminuée, il n'y a plus de pré dans lesquels les vaches restent enlisées... *(Kareis)* ; **Set' an dra-m(añ) zigouee ba'r mareou-hont da 'r bla pé vis(e) had(et) an ed ha pé visemp é timinüiñ ar labour mod-all sè !** : Ça arrivait donc dans ces périodes-ci de l'année lorsqu'on semait les céréales et donc qu'on diminuait le travail autrement ! *(Speied)*

**DINAON** ['diˌnɑ̃wn] : [***dinaon*** 1992] ad. ; Rassasiant (-e) / Rassasié (-e)

✗ *cf.* : ***naon***

**Bara dinaon** : Du pain rassasiant *(Poullaouen)*

**DINATUR** [di'natyr] : [***dinatur*** 1530] ad. ; Dénaturé (-e) / Contre nature / Inhumain (-e) / Pas naturel (-le)

✗ *cf.* : ***natur***

**Dinatur é deus an den** : Ce n'est pas naturel pour l'être humain *(An Uhelgoat)*

**DINATURIÑ / DENATURIÑ** [dina'tyːri] [dena'tyːri] : [***dinatura*** 1931] vb. ; Dénaturer

**Denatur(e)t oa-heñw** : Il était dénaturé *(Kleden)*

**DINDAN / DIDAN** [di(n)'dɑ̃ːn] ['diːnən] : [***di(n)dan*** XVI[e]] ad. & prép. ; Dessous / En deçà de / Sous

✗ *m. comp.* : ***a-zindan*** ; & *cf.* : ***tan***

➢ **Di(n)dannon** [di(n)'dɑ̃nɔn] : Sous moi

➢ **Di(n)dannout** [di(n)'dɑ̃nut] : Sous toi

➢ **Di(n)dannoñ** [di(n)'dɑ̃nɔ] : Sous lui

➢ **Di(n)danni** [di(n)'dɑ̃ni] : Sous elle

➢ **Di(n)dannemp** [di(n)'dɑ̃nəmp] : Sous nous

➢ **Di(n)dannoc'h** [di(n)'dɑ̃nɔh] : Sous vous

➢ **Di(n)dannè** [di(n)'dɑ̃nɛ] : Sous eux (elles) *;* **Ha un tamm plous d'an dan ha riñset dindanne bemde !** : Et un peu de foin en dessous et curé sous eux (chevaux) quotidiennement ! *(Skrigneg)*

◆ Dessous ; **War-horr(e) ha dindan** : Dessus et dessous *(Plouïe)* ; **Med diwoul, kar ahe gis-se é torret dindan** : Mais attention car là c'est cassé en dessous *(Berrien)* ; **Med kalz anê, (e-)plass lakad o zreid dindan an daol, 'h é o venn a'h ee dindan !** : Mais beaucoup d'entre eux, au lieu de mettre leurs pieds sous la table, c'était leur tête qui allait en dessous ! (saoul) *(Plourac'h)*

◆ En deçà de ; **Dindan trivec'h la zo a-peu-prè dow-c'hant toujust matresse** : En deçà de dix-huit ans il y a peut-être à-peu-près tout juste deux cent *(Skrigneg)*

◆ Sous ; **Be tapet dindan e véc'h** : Crouler sous les dettes *(Plouïe)* ; **War e garabossou dindan ar bufed** : À genoux sous le buffet *(Skrigneg)* ; **Ha pé lahe 'nèi é laka(d) ar gountell ahe ba-din'an hi beg** : Et lorsqu'elle la tuait, c'est mettre le couteau là sous son bec *(Karnod)*

➢ **An tu dindan** : Le dessous ; **'Vi(d) echüiñ, un tamm taol bihen war an tu-ell, war 'n tu-dindan papred !** : Pour finir, un petit coup sur l'autre côté, toujours sur le dessous ! *(Kleden)* ; **Un taol dre-zindan, 'n heñi-ell diwar-horr(e) ha 'n-heñi diveo, an taol diveo papred wa'n tu dindan ! Gwech e-bed wa'n tu war-horr(e)** : Un coup par en dessous, un autre par-dessus et le dernier, le dernier coup toujours sur le dessous ! Jamais sur le dessus *(Kleden)*

- **Ba-dindan** : En dessous ; **Pe vise ar ju, ar gwin ba-dindan** : Lorsque le jus, le vin se trouvait en dessous *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Be didan an noblissite** : Faire partie de la noblesse ; **Heñ oè didan an noblissite** : Il faisait partie de la noblesse *(Kergrist)* ; **Ha'n noblessite jekoure ar re vise didanne** : Et la noblesse aidait ceux qui en faisaient partie *(Kergrist)*
- **Be dindan *ub.*** : Être subordonné (-e) à ; **Heñ na ur vazh hag ar re oa dindannoñ anee ar vazh** : Lui avait un bâton et ses subordonnés connaissaient le bâton *(Skrigneg)*
- **Be dindan-vestr** : Avoir un patron ; **Un dèn hag é mestr daoñ i-hun, n'é ket meh-mod 'vel an (hi)ni vé dindan-vestr ! An (hi)ni zo dindan-vestr é red daoñ o(be)r ur serten labour, med an (hi)ni zo mestr daoñ i-hun ra i vod** : Une personne qui est son propre patron, ce n'est pas pareil que celui qui a un patron ! Celui qui a un patron doit faire un certain travail, mais celui qui est son propre patron fait à sa manière *(Skrigneg)*
- **Deuh didan** : De (des)sous ; **Dond da lèerezh ar liñser deuh didan e wreg** : Venir voler le drap de sous sa femme *(Plonee)*
- **Dindan + *durée*** : Sous + *durée* ; **Dindan teir si(zhu)n po 'nê** : Vous les aurez sous trois semaines *(Plonee)* ; **Ma piche ket hadwerzhet (a)naoñ dindan ur blavezh** : Si tu ne l'avais pas revendu sous un an *(An Uhelgoat)*
- **Dre-zindan** [dre zin'dɑ̃ːn] : Par-dessous ; **Passeal ar gordenn dre-zindan e feskennou** : Passer la corde par-dessous ses fesses *(Berrien)* ; **Dre-zindan vise ur lèrenn neuhe, blam kuit dê d'ond kuit** : Par-dessous il y avait alors une attache en cuir pour qu'ils ne partent pas *(Plonee)* ; **Un taol dre-zindan, 'n heñi-ell diwar-horr(e) ha 'n-heñi diveo, an taol diveo papred wa'n tu dindan ! Gwech e-bed wa'n tu war-horr(e)** : Un coup par en dessous, un autre par-dessus et le dernier, le dernier coup toujours sur le dessous ! Jamais sur le dessus *(Kleden)*

**DINEIZHAÑ** [di'nɛjzə] : [***dineiza*** 1659] vb. ; Dénicher

✗ *cf.* : ***diskoach, neizh***

**Med vije ket braw mond da zineizhañ (a)nê** : Il n'était pas facile d'aller les dénicher *(An Uhelgoat)* ; **Sell se zo kaos vije dineizhet ar piked blam da se hag ar brini memes-mod !** : C'est pourquoi on dénichait les pies et de même pour les corneilles ! *(Skrigneg)* ; **An neizhou-pik vije dineizhet hag ar baotred vihen 'h ee ba'h beg ar wênn da denn an neizhou kuit, kar ar piked, pé vije re, ar reñ-he ree ravaj !** : On dénichait les nids de pie et les petits garçons allaient à la cime des arbres pour enlever les nids, car les pies, lorsqu'il y en avait trop, faisaient des ravages ! *(Skrigneg)*

**DINEIZHER** [di'nɛjzər] : [***dineyzer*** 1732] n.m. (pl. **-ien** [dinɛj'zɛrjən]) ; Dénicheur

**DINERZH** ['diˌnɛrz-s] : [***dyners*** XVI^e] ad. ; Anémique / Atone / Sans force (farine)

✗ *cf.* : ***nerzh***

◆ Anémique ; **Boued dinerzh, boued ha' ràe ket kalz nerzh dac'h** : De la nourriture anémique, de la nourriture qui ne vous donnait pas beaucoup d'énergie *(Ponvel)*

◆ Atone ; **Te zo dinerzh** : Tu es atone *(Poullaouen)*

◆ Sans force (farine) ; **Bleud us(e)t, bleud dinerzh** : De la farine usée, de la farine sans force *(Poullaouen)*

**DINEUÑ** ['diˌnœ̃] : [vx. br. ***dinod*** ; ***dineuz*** 1659] n.m. ; Sens de l'organisation

✗ *syn.* : ***dilu*** ; & *cf.* : ***disneuñ, neuñ***

**Hezh neus dineuñ e-bed** : Il n'a aucun sens de l'organisation *(Plouïe)*

**DINOTIÑ** [di'nɔti] : [***denotiñ*** 1949] vb. ; fig. Débloquer / Radoter

✗ *cf.* : ***ramponiñ, ravodiñ, rïotal***

**Hezh oar ket pet(r)a lar ! Dinot' a ra...** : Il ne sait pas ce qu'il dit ! Il débloque... *(Plouïe)*

**DÏODAÑ** [di'oːdə] : [***dioda*** 1732] vb. ; Conseiller / Se fâcher / S'éprendre

✗ *syn.* : *(se fâcher)* ***fachañ*** *(fou de)* ***sod ga*** *(conseiller)* ***kelenn, koñsailhañ***

◆ Conseiller ; **Ni oa bet dïodet d'hond da zigentañ da wel ar sinema d'ar patronaj** : Nous avions été conseillés d'aller d'abord voir le cinéma au patronage *(An Uhelgoat)*

◆ Se fâcher ; **Laket é màerones, kar dïodet vije ar re-gozh ma vije ket laket, pudur oa ket bet c'hoazh** : Elle est choisie comme marraine, car les vieux se seraient fâchés si elle n'était pas choisie, puisque elle ne l'avait pas encore été *(Skrigneg)*

◆ S'éprendre ; **Dïodet é gati** : Il s'est épris d'elle *(Plouïe)*

**DÏOELLAÑ** [di'wɛlə] : vb. ; Finir de fermenter

✗ *cf.* : ***birviñ, goellañ, goiñ, pifiñ, trenkañ***

**Laezh-goell da oellañ ha da zïoellañ** : Du lait fermenté pour fermenter et finir de fermenter *(An Uhelgoat)*

**DIOT / DÏOT** ['djɔd-t] [di'jɔd-t] : [***dyot*** XVI^e] ad. & n.m. ; Idiot (-e)

✗ *syn.* : ***inossant*** ; & *cf.* : ***ginoweg***

**N'es ket tost d'an diot-se !** : Ne t'approche pas de cet idiot *(Poullaouen)* ; **Ha oa neuhe derbed daoñ beañ dïot, 'n-om ga(v)et 'velt un inossant ba'h ar yêr** : Il avait alors failli être un idiot, se retrouver comme une imbécile à la maison *(Skrigneg)*

**DÏOU** [diuw] : [vx. br. ***dehou*** ; ***deho*** 1499 ; ***dechou*** XVI[e]] ad. ; Droit (-e)

✗ *cf.* : ***hal !, klei***

**Tu-dïou é** : C'est à droite *(Berrien)* ; **An tu-dïou** : La droite ; **An dorn dïou** : La main droite *(Ar Fouillez)* ; **Chech war an tu-dïou** : Tirer à droite *(Skrigneg)* ; **Ma vïeh bet trôet un tammig bihen war an tu-dïou** : Si vous aviez tourné un petit peu sur la droite *(Lennon)* ; **Pe-lec'h (e)ma an hor'n ? – Ba'h ar bufed d'an nec'h, an tu-dïou** : Où est le sel ? – Dans le buffet en haut à droite *(Skrigneg)* ; **Pé 'n-om ga(vi) ba'h ar stop a drôi d'an tu-dïou ha goude chomo ur c'hilometr 'benn 'n-om ga(v)i ba Uhelgoat** : Arrivés au stop, vous tournez à droite et après il vous restera un kilomètre avant d'arriver à Huelgoat *(Skrigneg)*

- **An eil hent tu-dïou** : (la) Deuxième à droite ; **Goude dapi an eil hent tu-dïou** : Après tu prendras la deuxième à droite *(Skrigneg)*
- **Ba ma zu-dïou** : À ma droite ; **Me oa 'teb mer(e)nn, mé mamm voa ba mé su-dïou, ar mestr deus ar ferm voa tu-fass** : Je mangeais mon repas, ma mère était à ma droite, le maître de la ferme était en face *(Sant-Wazheg)*
- **Ba'n dorn dïou** : Sur la droite ; **Ha lec'h mond ba ti-Kaou, oa ba'n dorn-klei, oa aet ba ti-Youenn ha' oa ba'n dorn dïou, an dra-he zo un ti-doub** : Et au lieu d'aller chez Kaou, qui était sur la gauche, il alla chez Youenn qui était sur la droite, c'est une maison mitoyenne *(An Uhelgoat)*
- **Deus an tu-dïou** : De droite / Du côté droit ; **Me(d) me zo bet deus an tu-dïou 'vi(d) ar wech toud, brem(añ) (e)ma ar re zo klei, boñ ! Me(d) an dra-he a jeñch ket !** : Mais j'ai depuis toujours été de droite, maintenant c'est la gauche, bon ! Mais ça ne change rien ! *(Lannedern)*
- **Kentañ hent war an tu-dïou** : (la) Première à droite ; **Kentañ hent war an tu-dïou, ba'h ar c'hr(o)ashent, tap an hent-pras tu-klei war dri gilometr ken a weli ur pezh krow ru toud** : La première à droite, au carrefour, prendre la grand-route à gauche sur trois kilomètres jusqu'à ce que tu vois un gros bâtiment de ferme tout rouge *(Skrigneg)*

**DÏOUERED** [di'we:rəd-t] : [***dioueri*** 1659] vb. ; Se passer de (cf. ➢)

- **Kaoud *udb.* da zïouered** : Avoir plus que le nécessaire / Pouvoir se passer de *qqchose* ; **N'eus mann e-bed da zïouered** : Il n'y a rien dont on peut se passer *(Poullaouen)* ; **Am(añ) n'eus mann (e-)bed da zïouered** : Il n'y a rien ici dont on peut se passer *(Skrigneg)*

**DIPITAÑ** [di'pitə] : [***dipita*** XVIII[e]] vb. ; Dépiter / Désappointer

◆ Dépiter ; **Daoust d'ar re-gozh da lared gad ur vouezh dipitet** : Malgré les anciens qui disaient d'une voix dépitée *(An Uhelgoat)*

◆ Désappointer ; **Dipitet oun bet gantoñ** : Il m'a désappointé *(Plouïe)*

**DIPITUS / DEPITUS** [di'pitys] [de'pitəs] : [***depitus*** 1633] ad. ; Dépité (-e)

**Sete ma mamm-gozh oa dipitus** : Ma grand-mère était donc dépitée *(Skrigneg)* ; **Hag a na gwelet an Ankou hont-hoñ kuit, gad ur sell depitus** : Et il vit l'Ankou s'en aller en (lui) jetant un regard dépité *(Berrien)*

**DIR** [di:r] : [***dir*** 1499] n.m. ; Acier

✗ *cf.* : ***houarn***

**Dir ! Ba dir ha dir mad !** : De l'acier ! En acier et du bon acier ! *(Kleden)* ; **Oa ket tôl, an dra-s(e) oa dir** : Ce n'était pas de la taule, c'était de l'acier *(Kleden)* ; **Penn ar chadenn zo un ailhedenn dir** : Le bout de la chaîne est un anneau en acier *(Poullaouen)* ; **An empro, amañ zo ur rod ba'r penn-mañ, dir é** : Les rayons de roue, ici on a une roue de ce côté-ci, c'est de l'acier *(Berrien)* ; **Ar minowed oa dir hag un tro(a)d-koat daoñ 'è** : L'alêne était faite d'acier et également d'un manche en bois *(Skrigneg)* ; **Un tamm barretenn-dir vise gwraet ha vis(e) gwraet tan (e)vid alum ar c'horn-butun** : On faisait une petite barrette d'acier et on faisait du feu pour allumer la pipe de tabac *(Kleden)*

- **Ar low(e)llanig lar : « Dir ! Dir ! Dir ! Pan na dorr »** : Le roitelet dit : « Acier ! Acier ! Acier ! Puisque ça ne casse » *(Kleden)*

**DI-RAG / DI-RÈG** [di'rɑ:g-k] [di'rɛ:g-k] : [***dirac*** 1499] prép. & ad. ; Devant

✗ *syn.* : ***di-raog*** ; & *cf.* : ***a-dreñw***

- **Dirasson / Dirakon / Dirègon** [di'rasɔn] [di'rakɔn] [di'rɛ:gɔn] : Devant moi ; **Nann, ar bar(a) vise dirègon ha me vise war-lerc'h neu'n, war-gein ar chô** : Non, le pain était devant moi et moi j'étais alors derrière, à dos de cheval *(Lokmarïa)*
- **Dirassout / Dirakout / Dirègout** [di'rasut] [di'rakut] [di'rɛ:gut] : Devant toi
- **Dirassoñ / Dirakoñ / Dirègoñ** [di'rasɔ̃] [di'rakɔ̃] [di'rɛ:gɔ̃] : Devant lui
- **Dirassi / Diraki / Dirègi** [di'rasi] [di'raki] [di'rɛ:gi] : Devant elle
- **Dirassemp / Dirakemp / Dirègemp** [di'rasəmp] [di'rakəmp] [di'rɛ:gəmp] : Devant nous
- **Dirassoc'h / Dirakoc'h / Dirègoc'h** [di'rasɔh] [di'rakɔh] [di'rɛ:gɔh] : Devant vous
- **Dirassè / Dirakè / Dirègè** [di'rasɛ] [di'rakɛ] [di'rɛ:gɛ] : Devant eux (elles)

**Ma (e)n-om goll-heñw ba-dirèg ho ti** : S'il se perd devant votre maison *(Kleden)* ; **A-benn ar fin oa digoueet di-rag or an ilis** : Il arriva pour finir devant l'église *(An Uhelgoat)* ; **Hag hañw oa marw ene di-rag e bàeron neuhe** : Et il mourut donc devant son parrain *(Berrien)* ; **Ha oa (e)n-om ga(v)et di-rag toull ar prospital** : Et il se retrouva devant l'entrée du presbytère *(Skrigneg)* ; **Ha digoueet oa ar person da basseial di-reg ar park** : Le recteur vint à passer devant le champ *(Kleden)*

**DIRAMPAÑ** [di'rɑ̃mpə] : [***dirampañ*** 1958] vb. ; Dévaler / Rabattre (terre)

✗ *cf.* : ***rampañ***

◆ Dévaler ; **Dirampañ reemp ar brouskoat** : Nous dévalions le hallier *(Poullaouen)*

➢ **Dirampañ douar** : Rabattre la terre (arrachage de pommes de terre) ; **Med be zo tammou re ahe gis-se, tammou merc'hed dress ahe, med pass nerzh(u)s, ar re-he oagn ket kap dé zirampañ douar mod-se !** : Mais il y en a quelques-unes là-même, des bouts de femmes comme il faut, mais pas vigoureuses, ainsi elles n'étaient pas capables de rabattre la terre *(Ponvel)*

**DIRAÑ** ['di:rə] : [***dira*** 1732] vb. ; Acérer

✗ *cf.* : ***lemm***

**Houzh zo diret mad** : Elle est bien acérée *(Berrien)*

**DIRAÑJAÑ / DERAÑJAÑ** [d(i/e)'rɑ̃:ʒə] : [***dirañjañ*** 1992] vb. ; Déranger

✗ *syn.* : ***direnkañ***

**Oh ya ! Med se zirañje ket !** : Oh oui ! Mais ça ne dérangeait pas ! *(Pluskelleg)* ; **Me meus ket bet evet gwech e-bed ! Evañ reen, forset mad even 'vel ar re-ell, med james on bet derañjet ga'r boesson** : Je n'ai jamais bu ! Je buvais, forcément je buvais comme les autres, mais jamais je n'ai été dérangé par l'alcool *(Lokarn)*

**DI-RAOG** [di'ro:g] : prép. ; Devant

✗ *syn.* : ***di-rag***

**Di-raog Jean, an de a oan à kontañ gantoñ** : Devant Jean, le jour où je parlais avec lui *(Skrigneg)* ; **P(a) oamp e(rr)i neuhe di-raog ar sorti, 'n (hi)ni na gwerzhet, me lare dèi** : Lorsque nous fûmes arrivés devant la sortie, celle qui avait vendu, je lui dis *(Skrigneg)* ; **An dra-he oa ket traou da veañ laret memes-tra ! Di-raog toud an dud oa ene !** : Ce ne sont quand-même pas des choses à dire ! Devant tous les gens qui étaient présents ! *(Skrigneg)* ; **Ma ! Ni zo kap da ve tapet-fall c'hoazh, mar vefe ka(v)et hezh ahe his-se di-raog ar prenest, marw** : Eh bien ! Nous pourrions encore être mal barrés, si on le trouvait comme ça, mort devant la fenêtre *(Skrigneg)* ; **Ar re-yowank a ra troiou ha' ver ket prest da joñjal ! Pugur pa ver yowank vé owen di-raog mann e-bed !** : Les jeunes font des tours dont on n'a pas idée ! Puisque lorsqu'on est jeune, on n'a peur de rien ! *(Skrigneg)*

**DIRASTELLAD** [diras'tɛləd-t] : vb. ; Ramasser grossièrement / Ratisser

✗ *syn.* : ***rastellad*** *cf.* : ***cherriñ, dastum, despun***

**Pe(va)r pe bemp koñsort ar mod-se vênt ket pell 'tirastellad ur bern traou, surtoud ma vé préss war'nê** : Quatre ou cinq acolytes comme ça ne sont pas longs à ratisser un tas de choses, surtout s'ils sont pressés *(An Uhelgoat)*

**DIRASTOL** [di'rastəl] : [***direstaol*** 1992] ad. ; Facile à contenter (nourriture) / Contentable (nourriture)

✗ *syn.* : ***broust***

**Un den dirastol** : Une personne facile à contenter *(Poullaouen)* ; **Ar c'hontrel deuh ur beg-difissil, hemañ zo un' dirastol** : Le contraire d'une personne difficile à satisfaire, c'est quelqu'un de facile à contenter *(Skrigneg)* ; **Ah ! Hezh so ur paotr dirastol ! Heñ zeb toud, heñ neus sort revus (e-)bed !** : Ah ! C'est un garçon facile à contenter ! Il mange tout, il n'oppose aucun refus ! *(Skrigneg)*

**DIREKT** [dirɛkt] : ad. ; Direct (-ement)

**Ahe tàe ar greun direkt ba'r c'harr** : Là le grain venait directement dans la charrette *(Kergloff)* ; **Direkt oa war Brest ha vïe ene 'tap-heñw an hent-pras ahe gis-s(e)** : Il alla directement sur Brest et là il prit la grand-route là-même *(Kleden)*

**DIREKTAMANT** [dirɛk'tɑ̃mən] : ad. ; Directement

✗ *syn.* : ***war-eñwn***

**Eh ! Hag a'h añw direktamant war ma chidour(e)n ga ma bolennad laezh !** : Eh ! Et je vais directement au-dessus de mon chaudron, munie de mon bol de lait ! *(Skrigneg)* ; **Ar row oa ur chadenn vras hag a vije staget ar c'heseg direktamant gati deuh an alar pé vije daw dond 'dreñw** : La « row » était une grosse chaîne sur laquelle on attachait directement les chevaux à la charrue lorsqu'il fallait reculer *(An Uhelgoat)*

**DIREKTEUR** [di'rɛktə[r]] : [***direkto(u)r*** 1888] n.m. (pl. **-ien** [dirɛk'tœrjən]) ; Directeur

**Deut an direkteur d'ar skol** : Le directeur est venu à l'école *(Berrien)* ; **Direkteur ar c'hooperativ 'n-heñi nôa bet kredet ba ennomp ha nôa fiet fourniss aval-douar domp** : C'est le directeur de la coopérative qui avait cru en nous et fait confiance pour nous fournir des pommes de terres *(Sant-Wazheg)* ; **Beñ ar patroñ oa raog, an**

**direkteur na bet choñjet an dra-he ! Me oa aet d'o(be)r goap deuhoutoñ !** : Ben le patron d'avant, le directeur avait pensé ça ! J'étais allé me moquer de lui ! *(Plonee)* ; **Gwraet ga 'n direkteur deus ar C'hastell-Ne, heñw nôa fournisset domp an had hag ar ludou ha nin fournisse 'n douar** : Fait par le directeur de Châteauneuf-du-Faou, il nous avait fourni la semence et l'engrais et nous fournissions la terre *(Sant-Wazheg)*

**DIRENKAÑ** [di'rɛ̃ŋkə] : [***direncqa*** 1732] vb. ; Déranger

✗ *syn.* : ***dirañjañ***

**Tapet bet mew, bet direnket, chomet é war an teil** : Saoul ou dérangé, resté au lit *(Plouïe)* ; **Direnket ma spered ga'n nec'hamant an de-se** : Mon esprit dérangé par l'inquiétude ce jour-là *(An Uhelgoat)* ; **Oa ket bet direnket Louï war-lerc'h gwech e-bed kin !** : Louis ne fut plus jamais dérangé ensuite ! *(Kleden)*

➢ **En-im zirenkañ** : Se déranger ; **N'o ket doc'h da 'n-im zirenkañ !** : Vous n'aurez pas à vous déranger ! *(Plonee)*

**DIRENN** ['diːrən] : [***diren*** 1659] n.f. (pl. **-ou** [di'rɛnu]) ; Fusil à aiguiser / Briquet en métal

✗ *syn.* : *(briquet)* ***briked*** *(fusil)* ***fusuilh*** ; & *cf.* : ***alumetes***

**(A-)benn oan-int digoueet tost dèoñ, na sortï(et) i direnn hag i vin-tan ha tan dê !** : Quand ils arrivèrent près de lui il sortit son briquet et sa pierre à feu et il fit feu ! *(Kleden)* ; **Ha d'ar mar(e)-s(e) oa ket brikejou, (e)vid ho(be)r tan vis(e) ur min-tan ga un direnn** : Et à cette époque-là il n'y avait pas de briquets, pour faire du feu c'était une pierre à feu et un fusil à aiguiser *(Kleden)*

**DIRENNAÑ** [di'rɛnə] : vb. ; Aiguiser

✗ *syn.* : ***lemmañ*** ; & *cf.* : ***blerim***

**Ar varr oa ur pezh trañch rond ga bordou dirennet, un troad berr 'tre divisker ar varradegerien dowbleged** : L'écobue était une grosse houe ronde aux bords aiguisés, un manche court entre les jambes des écobueurs courbés *(An Uhelgoat)*

**DIRÊSON** [di'rɛːzən] : [***diræson*** 1866] n.m. ; Impertinence

✗ *cf.* : ***rêson***

➢ **Un diaoul-zirêson** : Un diable d'impertinence ; **Oh ! Un diaoul-zirêson é an hi(ni) no c'hoant da gaoud dow vann'h deus hemañ** : Oh ! Est un diable d'impertinence celui qui voudra avoir deux verres de celui-ci *(Skrigneg)*

**DIREST** [di'rest] : n.vb. ; Fanage

✗ *syn.* : ***fich***

**Dé zigent(añ) vise gwraet un tamm direst, an taol, an tu tew goueè, vis(e) digass(et) war i gis ha blam d'ar c'houch dé vi a-peu-prè pass re dew, un tamm kouch fin ma peus c'hoant, blam daoñ da sec'hañ** : Au début on faisait un peu de fanage, le coup, le côté épais tombait, était ramené en arrière pour que la couche soit à-peu-près pas trop épaisse, une petite couche fine si tu veux, pour qu'il sèche *(Kleden)*

**DIREST-FRIKO** [dires'friko] : [***direst-friko*** 2002] n.m. ; Retour de noces

**Ha d'ar meurzh an de war-lerc'h, an direst-friko** : Et le mardi le lendemain, le retour de noces *(An Uhelgoat)*

**DIRESTAÑ** [di'restə] : [***diresti*** 1931] vb. ; Retourner (le foin) / Faner (au râteau...)

✗ *syn.* : ***fichal***

◆ Faner (au râteau...) ; **Ar vugwale vise 'tirestañ 'n-ur heuliañ o steudenn** : Les enfants fanaient en suivant l'alignement de tas *(Poullaouen)* ; **Seto ah(e) vis(e) ket direst(et) ga'r vorc'h kin, vis(e) gwraet deuzhtu ga'r fichéres hag ar rastelléres** : Donc là on ne fanait plus à la fourche, on faisait de suite à la faneuse et à la râteleuse *(Kleden)*

**DIREWRAÑ / DIRÈRAÑ** [di'rɛwrə] [di'rɛːrə] : [***dirêran*** 1908] vb. ; Défoncer (une barrique, etc.) / & cf. ➢

✗ *syn.* : ***brêiñ, didaliñ, difoñsiñ, difontañ, disac'had, foeltrañ***

➢ **Be direwret ga'r c'hoant (da)** : Mourir d'envie (de) ; **Direwret oa ga'r c'hoant d'ond d'ar bal !** : Elle mourait d'envie d'aller au bal ! *(Skrigneg)*

**DIRI** ['diːri] : [***diri*** 1659] n.pl. ; (des) Escaliers

✗ *syn.* : ***skalier***

**Ha oa nitra e-bed ! *Confort, les waters*, gi(s) vé lar(e)t, oa ba'n traoñ, ba diri !** : Et il n'y avait rien du tout ! Confort, les waters, comme on dit, étaient en bas, dans des escaliers ! *(Ar C'hastell-Ne)*

**DIRIBAÑS / DIRIBLAÑS** [di'riːbɑ̃z-s] [di'riblɑ̃ns] : [***diriblañs*** 1992] n.f. ; Pente / Déclivité

➢ **War-ziriblañs** : En pente ; **Un hent war-ziribañs** : Un chemin en pente *(Plouïe)*

**DIRIBOTAÑ** [di'ribɔtə] : vb. ; Finir de baratter

✗ *cf.* : ***ribotad***

**Laezh-ribot da ribotañ ha da ziribotañ** : Du babeurre à baratter et à finir de baratter *(An Uhelgoat)*

**DIRIJIÑ** [di'riːʒ(i)] : [***dirijiñ*** 1992] vb. ; Diriger

✗ *syn.* : ***be mestr war, ren*** ; *cf.* : ***penn-bras***

**Cheñchet vo serten traou, me(d) ar linennou bras vent ket cheñchet : An dud so 'tirij an dra-he, ar re-he jeñchont ket 'nê !** : On changera certaines choses, mais les grandes lignes ne sont pas changées : Les gens qui dirigent ça ne changent pas ! *(Lannedern)*

➢ **Dirijiñ da *ub.*** : Donner des directives à *qqn.* : **Kabiten ha goud(e)-se an heñi-all zo huvelloc'h pet(r)a ! Heñw é a zirij d'ar re-all pet(r)a !** : Capitaine et ensuite l'autre est plus haut quoi ! C'est lui qui donne des directives aux autres quoi ! *(Ar C'hastell-Ne)*

**DIROC'HAL** [di'rɔhəl] : [***diroc'hat*** 1732] vb. ; Grogner (cochon) / Ronfler

✗ *syn.* : ***roc'hal, soroc'helled***

◆ Grogner (cochon) ; **Skrijal a ra ar pe-moc'h, me(d) wichou hezh a ziroc'h 'è !** : Le cochon crie, mais il grogne aussi parfois ! *(Skrigneg)*

◆ Ronfler ; **N'oun ket (e)vid kousked gantoñ dram vé (é) tiroc'hal !** : Il m'empêche de dormir puisqu'il ronfle ! *(Plouïe)* ; **Kous(ket) ferm é-heñw c'hoazh, led(et)-hañw. Diroc'hal ra !** : Il dort encore profondément, il est étalé. Il ronfle ! *(Kleden)*

**DIRODAÑ / DIROUDAÑ** [di'roːd(ə)] [di'ruːd(ə)] : [***diroda*** 1876] vb. ; Enlever la roue (de) / & vulg. Accoucher (perdre une roue)

✗ *cf.* : ***rod***

◆ Accoucher (perdre une roue) ; **Houzh so dirodet !** : Elle a perdu une roue (accouché) ! *(Skrigneg)*

◆ Enlever la roue (de) ; **Diroud' un tammig, pass tre ! Daw vé dèi chom ba he flass, mod-all vïe da lak anèi en-dro ! Lec'h ar mo(d)-se, gou(de)-se yêh ga un tamm lard, c'hwi yê (a)darr(e) !** : On enlevait un petit peu la roue, pas complètement ! Il faut qu'elle reste en place, sinon il fallait la remettre ! Alors que comme ça, ensuite vous alliez avec un peu de graisse et c'était reparti pour vous ! *(Laz)*

**DIROLLAÑ** [di'rɔlə] : [***dirolla*** 1659] vb. ; (se) Dérouler / Éclater

➢ **Dirollañ da ouelañ** : Éclater en sanglot ; **Ha hi diroll da ouelañ** : Et elle éclata en sanglot *(Lokmarïa)*

**DIROUDAÑ** [di'ruːdə] : [***dirouda*** 1732] vb. ; Dévier

✗ *cf.* : ***roud***

**Pelloc'h vo diroudet** : Plus loin ce sera dévié *(Poullaouen)*

**DIROUFLAD** [di'rufləd-t] : [***diroufal*** 1931] vb. ; Haleter

✗ *cf.* : ***termal***

**Klêt vije 'tirouflad barzh** : On l'entendait haleter à l'intérieur *(An Uhelgoat)*

**DIRUSKAÑ** [di'ryskə] : [***dirusqa*** 1732] vb. ; Égratigner

✗ *syn.* : ***kignañ***

**Ken vije dirusket o goûg toud !** : Si bien qu'ils avaient le cou tout égratigné ! *(Skrigneg)* ; **Dirusket vije o goûg pedur pa lakeent ar roched-se ha vije ken kaled ar c'holier ga'n ampes !** : Leur cou était égratigné puisque lorsqu'ils mettaient cette chemise dont le col était si dur de par l'empois ! *(Skrigneg)*

**DIRYOW / DERYOW** ['(d)irʲow] ['derʲow] ['derɟow] : [***dizyou*** XVIᵉ] ad. ; (ce) Jeudi

✗ *cf.* : ***yow***

**Klask ba Sant-Herbod, po kimed klask 'e 'benn-(d)eryow** : Cherche à Saint-Herbot, tu n'auras aussi qu'à chercher jeudi *(Plonee)* ; **Pell-zo oa ba hom joñj d'hond sete oa laket an de neuhe diryow** : Ça fait longtemps que nous avions dans l'idée donc on avait fixé le jour pour jeudi *(Skrigneg)*

➢ **'Benn (d)iryow gentañ** : Jeudi prochain ; **'Benn ar wich-all, 'benn 'iryow gentañ, pa teuy ma c'hoñsorted amañ da c'hoa(r)i-kartou** : La prochaine fois, jeudi prochain, lorsque mes acolytes viendront ici jouer aux cartes *(Skrigneg)*

➢ **Diryow diveo** : Jeudi dernier ; **Ah ya ! An dra-he oa diryow diveo** : Ah oui ! C'était jeudi dernier *(Skrigneg)*

**DISABITÜIÑ / DESABITÜIÑ** [dizabi'tyːi] [dezabi'tyːi] : vb. ; Déshabituer / Perdre l'habitude

✗ *cf.* : ***abitüiñ***

**Med gwir é ! Pedur 'n-om zisabitu an dud !** : Mais c'est vrai ! Puisque les gens se déshabituent ! *(Skrigneg)* ; **Med desabitüet on bet ha c'hoazh meus ket kollet re, pudur ni blije demp, ma gwas ha me, kaoseal in brezhoneg** : Mais j'ai perdu l'habitude et encore je n'ai pas trop perdu, puisque nous aimions, mon mari et moi, parler en breton *(Skrigneg)*

**DISAC'HAD** [di'zah(ə)d-t] : [***dizac'ha*** 1857] vb. ; Défoncer / Démolir / Dépanner

✗ *syn.* : *(défoncer)* ***direwrañ*** *(démolir)* ***divrègañ, fregañ, fresad*** ; & *cf.* : ***sac'had***

◆ Défoncer ; **Ha ma'hat benn-berr an tok vo disac'het toud !** : Et probablement que pour ce soir le chapeau sera complètement défoncé *(Landelo)* ; **N'oun ket kap da ziskui 'nèoñ doc'h, vin ket, kar ma'hat é-heñw disac'h(e)t !** : Je ne peux pas vous le montrer, je ne pourrai pas, car il est probablement défoncé ! *(Speied)*

◆ Démolir ; **Disac'had dou(a)r-lann** : Démolir la terre d'ajonc *(Speied)* ; **Med toud 'benn disac'had an douar-lann ga ma brabañ oain ket kap d'o(be)r (a)nê** : Mais tout, je n'arrivais pas à démolir la terre d'ajonc avec mon brabant *(Speied)* ; **Ba'r park oa un tumuluss ha ma zad-kozh neu'n na bet disac'het (a)naoñ, tenn(et) (a)naoñ kuit** : Il y avait un tumulus dans le champ et alors mon grand-père l'avait démoli, il l'avait viré *(Plouïe)*

◆ Dépanner ; **Ha go(u)d(e)-se oa e(rr)o daw disac'h anê ga un trakteur** : Et ensuite il avait fallu les dépanner à l'aide d'un tracteur *(Speied)*

**DISAC'HER** [di'zahər] : n.m. (pl. **-ien** [diza'hɛrjən]) ; Démolisseur / Dépanneur

**DISAC'HER-NOR** [di'zahər,no:r] : n.m. ; Serrurier

**Voa daw klask ar vañsonerien, pe an disac'her-nor d'ober war ar c'hrow lec'h voant** : Il fallut aller chercher les maçons, ou-bien le serrurier pour s'activer sur la crèche où ils étaient *(Plonee)*

**DISAKREAL** [diza'kre:əl] : [***disakreal*** 1992] vb. ; Jurer / Injurier

✗ *syn.* : *(jurer)* ***touiñ*** *(injurier)* ***kunujenniñ*** ; & *cf.* : ***sakre***

**Ree kimed 'n-om jalañ ha disakreal an dud na da sklejañ** : Il (conducteur du train) ne faisait que se plaindre et injurier les gens qu'il avait à traîner *(An Uhelgoat)*

**DISALLAÑ** [di'zalə] : [***disallaff*** 1633] vb. ; Dessaler

✗ *cf.* : ***sallañ***

**Ha vije taolet hezh war c'hig neu'n, med sete vije daw lak un tamm poues war ar c'hig blam daoñ da chom mad ba an dour ha me lar dit vije mad ar c'hig ! Oa ket daw lak anaoñ da zisallañ na mann e-bed !** : Et on le déversait alors sur la viande, mais il fallait donc mettre un poids sur la viande pour qu'elle reste bien dans l'eau, je peux te dire que la viande était bonne ! Il n'était pas nécessaire de la dessaler ni rien ! *(Kallag)*

**DISAMBOURBIÑ** [dizɑ̃m'bu.rb(i)] : vb. ; Désembourber

✗ *syn.* : ***disac'had, diskoilhañ*** ; & *cf.* : ***bourdañ, sac'hañ, skoilhañ***

**Hag a nagn renket chom ene pad un devezh pe dow meus añwn, ken oa deut bras ar mor en-dro da gassed ha bras walc'h ar *marée* da zisambourb 'nê ene** : Ils durent y rester pendant un jour ou deux j'ai bien peur, jusqu'à ce que la mer soit haute de retour pour envoyer et la marée assez grande pour les y désembourber *(An Uhelgoat)*

**DISAMM** ['di,zɑ̃m] : [***disamm*** 1931] n.m. ; Déchargement / & ad. ; Soulagé (-e)

✗ *syn. ad.* : ***diboaniet, dilivret*** ; & *cf.* : ***samm***

◆ Déchargement ; **Un disamm-taoliou** : Un déchargement de tables *(Poullaouen)*

◆ Soulagé (-e) ; **Heñw, disamm ar wech-mañ** : Lui, soulagé cette fois *(An Uhelgoat)*

**DISAMMAÑ** [di'zɑ̃mə] : [***disamma*** 1659] vb. ; (se) Soulager / (se) Décharger / (s') Ôter d'un poids

✗ *syn.* : *(soulager)* ***diboaniañ, dilivrañ*** *(décharger)* ***diskargañ*** ; & *cf.* : ***sammañ***

◆ (se) Décharger ; **Ur wech voa disammet ar lon(e)d, v(o)a daw tennañ 'nèoñ deus p(e)-lec'h é-oñ bet memes-tra !** : Une fois que les bêtes étaient déchargées, il fallait quand-même le tirer de là où il était ! (bateau) *(Pleiben)*

➢ **Disammañ i govad** : Rendre son repas / Vomir *(Skrigneg)*

**DISANO** [di'zɑ̃:no] : [***dishanv*** 1732] ad. ; Anonyme

✗ *cf.* : ***ano***

**Gati oa dow zèn disano** : Deux personnes anonymes l'accompagnaient *(An Uhelgoat)*

**DISBRÏAÑ** [diz'brijə] : [***disbriañ*** 2005] vb. ; Mutiler / Amputer d'un bras

✗ *syn.* : *(mutiler)* ***mahañgned*** ; & *cf.* : ***brec'h, brïad***

**Greunadou, traou da zisbrïañ tud** : Des grenades, des choses pour mutiler les gens ! *(Pleiben)*

**DISEC'HAÑ / DISEC'HIÑ** [di'zeh(ə/i)] : [***disæchaff*** 1633] vb. ; Assécher / (se) Dessécher / Épuiser (liquide)

✗ *syn.* : *(assécher)* ***sec'hañ***

◆ Assécher ; **Disec'het é ar stivell** : La source est asséchée *(Poullaouen)*

◆ (se) Dessécher ; **Teil brein, sec'h ha disec'het un tamm** : Du fumier décomposé, sec et un peu desséché *(Plouïe)* ; **Ah, med ahe neugn ket amzer da zisec'hañ** : Ah, mais là elles n'ont pas le temps de se dessécher *(Skrigneg)* ; **P(a) vije komañs(e)t 'ta an traou da zisec'hiñ un tamm** : Tiens quand ça commençait à se dessécher un peu *(Sant-Nigouden)* ; **Ha nagn ka(v)et ur plass en(e) 'ta, treut ha disec'het toud** : Et ils y avaient donc trouvé un domaine, pauvre et tout desséché *(Kleden)* ; **Lesket vise ar silzig dow zevezh matrehe, tri de touljust, pegur ar re-he zisec'h** : On laissait les saucisses peut-être deux journées, tout juste trois jours, puisque elles se

dessèchent *(Kolloreg)* ; **An tr(o)ad deus ar pempis oa kreus hag ar re-he vise jerret ha laket da zisec'hañ un tamm** : La tige de la ciguë était creuse et on les ramassait et les faisait dessécher un peu *(Ponvel)* ; **(Ne)med-seped a renkes leusken 'nê, trec'hiñ ar re zo disec'het ha neuhe ar re zo fall ba'r c'hreis** : Si ce n'est que tu dois les laisser, couper ceux qui sont desséchés et alors ceux qui sont mauvais au centre *(Skrigneg)* ; **Ur gouad toud mis-mae ! An dra-he neus gwraet vad d'ar jerdin ! Ha oa an traou 'hond da zisec'hiñ !** : Une averse tout le mois de mai ! Ça a fait du bien au jardin ! Tout commençait à se dessécher ! *(Skrigneg)* ; **Ar re-gozh les(k)ègn ket ar voenn dé zisec'hañ ar mo(d)-s(e) ba'n amzer, kar ar loned zebègn ket (a)naoñ** : Les vieux ne laissaient pas le foin se dessécher comme ça dans le temps, car les bêtes ne le mangeaient pas *(Kleden)* ; **Lod vé dister an traou gante ba'r c'hreis, me droc'h ar re-he goude hag ar re vé e(rr)i disec'het da veañ suprimet 'è** : Certains sont tout chétifs à l'intérieur, après je les coupe et ceux qui sont desséchés sont à supprimer également *(Skrigneg)*

◆ Épuiser (liquide) ; **Ur veunteun oa hag ne zisec'he ket ! Na deuh an hañw na deuh ar gooñ, n'eus ket bet gwel(et) biskoazh ! Ahe vije an dour redeg dalc'h-mad** : Une fontaine qui ne s'épuisait pas ! Ni l'été, ni l'hiver, ça n'a jamais été vu ! L'eau y coulait constamment *(Skrigneg)*

**DISENOR / DISINOR / DESENOR** [di'zeːnɔr] [di'ziːnɔr] [de'zeːnɔr] : [***disenor*** 1499] n.m. ; Déshonneur

✗ *cf.* : ***enor***

**N'é ket un disenor é…** : Ce n'est pas un déshonneur… *(Pluskelleg)* ; **Med se n'é ket un disinor kaoseal brezhoneg !** : Mais parler breton n'est pas un déshonneur ! *(Pluskelleg)* ; **Pudur oa un disenor abominabl chom ar mod-se, set' é aet gad hezh !** : Puisque c'était un extrême déshonneur de rester comme ça, elle s'est donc mise avec lui ! *(Skrigneg)* ; **An dra-he oa un desenor ba ur familh ma vije bet chomet ur plac'h ga he bugel** : C'était un déshonneur dans une famille si une fille restait (seule) avec son enfant *(Ponvel)*

**DISEREN / DIJEREN** [di'zeːrən] [di'ʒeːrən] : [***diseren*** 1659] vb. ; Délier

✗ *cf.* : ***eren***

**Oh ! Go(r)tos ! Mi 'h a da ziseren ar sac'h, mi zo hond barzh da blass !** : Oh ! Attends ! Je vais délier le sac, je vais à ta place ! *(Skrigneg)* ; **Ar baotred vise 'lakad traou ba'r c'houfr, 'tijeren 'nê** : Les gars mettaient des choses dans le coffre, en les déliant *(Ponvel)* ; **Ar merc'hed vise 'tijeren wechou 'è ha neu'n war ar voudenn** : Les femmes déliaient aussi parfois et alors sur la meule *(Ponvel)*

➢ **Diseren ur lass** : Défaire un lacet ; **Ha lod a ziseree o lass wichou, ya** : Et certains défaisaient parfois leur lacet, oui *(Skrigneg)*

**DISESTIMAÑ / DISISTIMAÑ** [dize'stiːmə] [dizi'stiːmə] : vb. ; Mésestimer

✗ *cf.* : ***estimañ***

**Estimet pe disestimet vi** : Tu seras estimé ou mésestimé *(Poullaouen)*

**DISFI** ['disfi] : [***disfi*** 1913] n.m. (pl. **disfïou** [dis'fiju]) ; Défi / Méfiance

➢ **Dond a ra un disfi daoñ** ; La méfiance le gagne ; **Ma ! Kreis an noñs oa deut un tamm disfi daoñ** : Eh bien ! En pleine nuit la méfiance le gagna *(Skrigneg)*

➢ **Lakad un disfi da *ub.*** : Lancer un défi à *qqn.* ; **Ma ! Mond a ran da lakad un disfi dit !** : Eh bien ! Je vais te lancer un défi ! *(Skrigneg)*

**DISGLAIER** [diz'glaj(ər)] : [***disc'hlavyer*** 1732] n.m. ; Parapluie

✗ *syn.* : ***parplu***

**Devezh mad dec'h otro berner deus ar peuc'h, e(rr)o on da gerc'h(ed) ma disglai ma lesket amañ dec'h** : Bonjour monsieur le juge de paix, je suis venu chercher mon parapluie que j'avais laissé ici hier *(Ponvel)*

**DISHÉÑVEL / DISNÉÑVEL** [dis'ẽːvəl] [dis'nẽːvəl] : [***disanvel*** XVIII[e]] ad. ; Différemment / Différent (-e)

✗ *syn.* : ***diferañs*** ; & *cf.* : ***héñvel***

◆ Différemment ; **Adrame nise gwraet traou dishéñvel deus ar re-all** : C'est parce qu'elle avait agit différemment des autres *(Plouïe)*

◆ Différent (-e) ; **Ar bla-mañ é dishéñvel** : Cette année, c'est différent *(Skrigneg)* ; **Hezh oa ur marc'hadour dishéñvel** : C'était un marchand différent *(An Uhelgoat)* ; **Nann, med dishéñvel, pass divalooc'h** : Non, mais différent, pas plus moche *(Skrigneg)* ; **Serten blavechou vïe dishéñvel deus ar re-all** : Certaines années étaient différentes des autres *(Plouïe)* ; **Pegur zo tost da dregont c'hoarïou disnéñvel !** : Puisqu'il y a près de trente jeux différents ! *(Skrigneg)* ; **Ur vantell hir ha' ruse an douar kasimant ha vije dislivet ha dishéñvel-toud, leun a doullou !** : Un long qui traînait quasiment parterre, il était délavé et complètement différent, tout troué ! *(An Uhelgoat)* ; **Beañ zo lod ha' gav mad toud an traou ! Surtoud ma vent dishéñvel un tamm deuh ar pezh vé gwraet** : Certains trouvent tout bon ! Surtout si c'est un peu différent de ce qu'on fait (d'habitude) *(Skrigneg)* ; **Pet(r)a ri… Ar mo(d)-se (e)ma kont ! Hag an dud n'eint ket toud meh-mod, so dishéñvel ha pep-hi(ni) deuh i vod** : Que veux-tu… C'est comme ça que ça passe ! Et les gens ne sont pas tous pareils, sont différents et chacun à sa manière *(Skrigneg)*

**DISHEOL** [di'sɛol] [di'ʃɛɔl] : [***disheul*** 1499] n.m. ; (**ba'n -**) (à l') Ombre

✗ *cf.* : ***disklô, gwasked, heol, kled, skeud***

**Ba'n disheol** [di'sɛol] **(e)ma ar c'hi** : Le chien est à l'ombre *(Plouïe)* ; **C'hwi oa bet ba'n disheol** [di'ʃɛɔl] **!** : Tu étais allé à l'ombre ! *(Plonee)*

**DISHER** ['di:zər] : [***dishaer*** 1732] ad. ; Sans héritier (-e) / Sans enfant, descendance

✗ *cf.* : ***bugel, pennher***

**Tud disher** : Des gens sans enfant *(Plouïe)* ; **Ar yontr oa un dèn disher** : L'oncle était sans héritier *(Plouïe)*

**DISHIRITAÑ / DISHILITAÑ** [dizi'ritə] [dizi'litə] : [***disheritaff*** 1499] vb. ; Décliner / (se) Décrépir

✗ *cf.* : ***mond da goll***

**Dishilitañ ra, dishilitet é, disterreet ma'keres** : Il décline, il est décrépi, diminué si tu préfères *(Plouïe)*

**DISHILHIÑ** [di'siji] : [***dishilya*** 1732] vb. ; Effranger / (s') Égrener

✗ *syn.* : *(égrener)* ***didoc'hañ***

◆ Effranger ; **Dishilhiñ loereier** : Effranger des chaussettes *(Poullaouen)*

◆ (s') Égrener ; **Dishilhiñ ra ar gwinizh** : Le blé s'égrène *(Poullaouen)*

**DISJONTIÑ** [diz'ʒɔ̃nti] : [***disioenta*** 1659] vb. ; Démettre / Luxer

✗ *syn.* : ***dïaosañ***

**Ma breu(r) oa ganet mo(d)-se ! Hag a oa disjontet à chechañ 'naoñ, pugur a oa enob-garzh ha oa renket platrañ 'naoñ goude** : Mon frère était né comme ça ! Il fut luxé en le tirant, puisqu'il était en siège et il fallut ensuite le plâtrer *(Skrigneg)*

**DISK** [disk] : [vx. br. ***disc***] n.m. (pl. **-ou** ['disku]) ; Disque

✗ *syn.* : ***pladenn*** ; & *cf.* : ***pillig***

**Be meus (a)nèi war un disk ahe his-se** : Je l'ai sur un disque ici-même *(Plourac'h)*

**DISKABELL** [dis'kɑ:bəl] : [***discabell*** 1732] ad. ; Nue-tête / Décoiffé (-e)

**Diskabell o venn, ur rann war o blew** : Nus tête, leurs cheveux séparés par une raie *(An Uhelgoat)* ; **An traou hadet dierc'hen teu diskabell d'ar gêr** : Ce que l'on sème pieds-nus vient nue-tête à la maison *(An Uhelgoat)*

**DISKADUREZH** [diska'dy:rəz-s] : [***descadurez*** 1659] n.f. ; Éducation / Instruction

✗ *cf.* : ***skol***

◆ Éducation ; **Un diskadurezh vad** : Une bonne éducation *(Berrien)* ; **N'eint ket memes diskadurezh na memes-mod** : Ils ne sont pas de même éducation si sur le même modèle *(Berrien)*

◆ Instruction ; **Rôet peus un tamm diskadurezh daoñ ?** : Tu lui as donné un peu d'instruction ? *(Berrien)* ; **Ar re-he na diskadurezh ha teuent d'o(be)r owen d'an dud war ar maes, oagn ignorant...** : Ils avaient de l'instruction et venaient faire peur aux gens à la campagne, qui étaient ignorants... *(Berrien)* ; **Gwech-all oa ket sod an dud heñ ! Ah gast nann ! Oa ket diskadur'zh matrehe, me(d) skïant oa memes-tra hañ !** : Autrefois les gens n'étaient pas fous hein ! Ah putain non ! Il n'y avait peut-être pas d'instruction, mais il y avait quand-même du bon sens hein ! *(Brennilis)*

**DISKAN** ['di,skɑ̃n] : [***diskan*** 1821] n.m. ; Refrain / Contre-chant

✗ *cf.* : ***kan***

**DISKANAÑ** [dis'kɑ̃:n(ə)] : [***discanaff*** 1633] vb. ; Chanter le contre-chant / Reprendre un chant

✗ *cf.* : ***kanañ, kanañ da zañsal***

**Suzanne a gane ha me ziskane war-lerc'h** : Suzanne chantait et moi je reprenais le chant ensuite *(Skrigneg)*

**DISKAR** ['dis,kar] : [***discar*** 1499] vb. ; Abattre / Destituer / fig. Rabaisser (*qqn.*) / Renverser

✗ *syn.* : *(abattre)* ***pilad*** *(renverser)* ***henpennañ***

◆ Abattre ; **Poent é diskar ar gwênneched-se** : Il est temps d'abattre ces arbres-là *(Kallag)* ; **Ha un harpon oa da ziskar ar gwe** : Et il y avait une scie passe-partout pour abattre les arbres *(Duod)* ; **Un' hag a zo sec'h, é red diskar 'nèi ! Mod-all vij(e) ket gleet be 'pilad, kar n'eus ket re ahe his-se** : Un qui est sec, il faut l'abattre ! Sinon on n'aurait pas dû être à faire tomber, car il n'y en a pas trop par là comme ça *(An Uhelgoat)* ; **Diskar ar gwe ga an hach ha ga'n harpon ha memes goud(e)-se ga'n troñseuneus ha kargañ koat surtoud !** : Abattre les arbres à la hache et à la scie passe-partout, et même ensuite à la tronçonneuse et surtout charger du bois ! *(An Uhelgoat)* ; **Med eh ! Pé oamp komañset, pé oamp deut ba-droad d'ond dé bil(ad), diskar ar c'hoat d'o(be)r ar vagod pe fout petra ! Pé blijè ket domp, ale ! An harpon war'nèi ha mad pell-zo !** : Mais eh ! Lorsque nous commençâmes, lorsqu'on obtint le droit d'aller abattre le bois pour faire les fagots ou peu importe quoi ! Quand ça nous plaisait pas, allez ! Un coup de scie passe-partout eh puis basta ! *(Kleden)*

◆ Destituer ; **War-lerc'h oa diskaret ar mêr ba Speied** : Ensuite le maire de Spézet fut destitué *(Speied)*

◆ Rabaisser (*qqn.*) ; **Neantelliñ, an eil zo 'tiskariñ egile, ma-keres, 'tisput(iñ) egile** : Casser, l'un rabaissant l'autre, si tu préfères, disputant l'autre *(Skrigneg)* ; **Ma mamm-gozh, ma-keres, vije à neantissiñ hi merc'h-kàer, da ziskar 'nèi** : Ma grand-mère, si tu préfères, descendait sa belle-fille en flammes, pour la rabaisser *(Skrigneg)*

➢ **Diskar *udb.* war-gorre an douar** : Faire remonter *qqchose* à la surface ; **Ha pa vé ar gôed 'turgnad, ar vou(a)lc'h a oar ! Houzh a vé é yedal da wel hag-eñw n'o ket diskar(e)t buzhig war-gourr(e) an douar**

**chit(et) en(e) hag ar mod-se dé boued** : Et lorsque les taupes remuent la terre, le merle sait ! Il attend pour voir si des vers de terres ne seront pas remontés à la surface, jetés là, il a ainsi de la nourriture *(Skrigneg)*

➢ **Diskar *ub.* war e benn d'an traoñ** : Renverser *qqn.* (au sol) la tête la première ; **Diskaret nagn an dow gavalier war o venn d'an traoñ** : Ils renversèrent les deux cavaliers qui tombèrent au sol la tête la première *(Poullaouen)*

**DISKARD** ['dis,kard-t] : ad. ; Décharné (-e)

✗ *syn.* : ***treut*** ; & *cf.* : ***childreut***

**Heñ zo aet treut, n'eus kimed an Ankou deusountoñ, un dèn diskard** : Il est devenu maigre, ce n'est plus qu'un sac d'os, une personne décharnée *(Kolloreg)*

**DISKARG** ['dis,karg-k] : [***discarg*** 1633] ad. ; Digeste

✗ *cf.* : ***karg***

**Diskarkoc'h é ar boued** : La nourriture est plus digeste *(Skrigneg)*

**DISKARGAÑ** [dis'kargə] : [***discargaff*** 1499] vb. ; Décharger / Digérer / Verser

✗ *syn.* : *(décharger)* ***disammañ*** *(verser)* ***streiañ, versañ*** ; & *cf.* : ***kargañ, taoler***

◆ Décharger ; **Ya, med diw pe deir gwech vije emm mond da ziskargañ** : Oui, mais il fallait aller décharger deux ou trois fois *(Plourac'h)* ; **Ha war-lerc'h neu'n ziskargès da gamioñ da-hun, ga bidoniou dow-ha-dow** : Et alors ensuite tu déchargeais ton camion tout seul, les bidons deux par deux *(Karnod)* ; **Ah ya ! Me ree izhpenn un dro ! Deut 'è da ziskargañ ha 'h een war ma gis** : Ah oui ! Je faisais plus d'un tour ! Je venais également décharger et je repartais *(Karnod)*

◆ Verser ; **Diskarg e win** : Verser son vin *(Lokmarïa)*

**DISKED / DESKED** ['disk(əd-t)] ['dɛskəd-t] : [***desqet*** 1732] ad. ; Instruit (-e)

✗ *syn.* : ***galloudus, savant***

**Ta-kozh Jean oa disked un tamm** : Le grand-père de Jean était un peu instruit *(Plouïe)* ; **Oy ! Mé bugwal(e) din, n'ogn ket disketac'h !** : Oy ! Mes enfants à moi, ils ne seront pas plus instruits ! *(Plonee)* ; **An dud desked ree traou ar mod-se, med tud ar vro reent ket** : Les gens instruits faisaient des trucs du genre, mais les gens du coin, non *(Lannedern)* ; **Ha oa un' un tamm bihen mïoc'h disked (e)vid ar re-m(añ) ma'hat, (o) chilow (a)nê** : Et il y en avait un qui était probablement plus instruit que ceux-ci, qui les écoutait *(Kleden)* ; **Ya, papred é aes a-walc'h 'h o(be)r, me(d) gwich-all oa ket disk' an dud, sell nagn ket bet gwel(e)t traou mo(d)-se na machin...** : Oui, c'est toujours à faire, mais autrefois les gens n'étaient pas instruits, ils n'avaient donc jamais vu de trucs comme ça ni machin, ni... *(Skrigneg)*

➢ **Disked mad** : Bien appris (-e) ; **Oh ! Heñ oa disked mad** : Oh ! Il était bien appris *(Berrien)* ; **Laret vé lar un dra disked mad vé ket ankoueet ! Nann-nann, meus ket ankoueet !** : On dit qu'une chose bien apprise ne s'oublie pas ! Non-non, je n'ai pas oublié ! *(Plonee)* ; **P(a) 'h a an nén da joñjal pe-naos i vreu(r) oa disked mad ha pe-naos oa hezh...** : Quand on pense comment son frère était bien instruit et comme l'autre était... *(Skrigneg)*

**DISKENN** ['diskɛn] [diʃ'kɛn] : [***disquenn*** 1499] vb. ; Descendre / & Décliner (astre) / (s') Affaisser

✗ *syn.* : ***mond d'an traoñ***

◆ (s') Affaisser ; **Diskennet ar c'harr war an douar** : La charrette affaissée vers le sol *(Poullaouen)* ; **Pa vije dornet ar c'herc'h vije destumet toud ar pell da lakad ba'h ar holc'hijou mo(d)-se, da zigentañ vijent uhel-uhel ha sul-vïañ ma a gosheent a ziskennès 'e** : Lorsqu'on battait l'avoine, on ramassait toute la balle pour mettre comme ça dans les couettes, au tout début elles étaient très hautes et plus elles vieillissaient, plus tu t'affaissais *(Skrigneg)*

◆ Décliner (astre) ; **Ken vé diskénn't an heol, vé soupleed an de, vé ket ken tomm kin** : Jusqu'à ce que le soleil ait décliné, le jour radouci, il ne fait plus aussi chaud *(Laz)*

◆ Descendre ; **Diskennet omp d'hond war-zug ar Poulmig** : Nous sommes descendus en direction du Poulmic *(Plouïe)* ; **Hezh zo bet lâet pé oa diskenn' an Espagnoled** : Il fut tué lorsque les Espagnols descendirent *(Landelo)* ; **Doc'h an noñs ziskenne** [ziʃ'kɛne] **ha ree-heñw « Toud ! Toud ! »** : Il descendait la nuit ma foi et il faisait « Toud ! Toud ! » (son du hululement du hibou) *(Kleden)* ; **Vije red diskenn 'vid kaved gousil ha-traou da housilhou** : Il fallait descendre pour trouver de la litière et autres pour faire les litières (sous les bêtes) *(Sant-Nigouden)* ; **Ha pé gleven hezh é son, me ziskenne da silou anèoñ** : Et lorsque je l'entendais jouer, je descendais pour l'écouter *(Skrigneg)* ; **Ar reñ-he oa ar re a ziskennègn kimed da-bek(ed) hoh molleiou ahe !** : C'étaient ceux qui ne descendaient là que jusqu'à vos mollets ! *(Kareis)* ; **Sete pé vis(e) diskennet da-bek(ed) ur serten poent a ouele ket kin** : Donc lorsqu'on descendait jusqu'à un certain point, ça (la motte) ne suintait plus *(Skrigneg)* ; **E(rr)o oa an alc'h(w)o ba'n nor ha digor(et) an nor ha diskennet ba'n toull** : La clef rentra dans la porte et la porte s'ouvrit et il descendit dans le trou *(Landelo)* ; **Staget ur gordenn ha diskennet** [diʃ'kɛnəd-t] **ba'r bassen ha na taped i vab** : Il attacha une corde et descendit dans le sas et attrapa son fils *(Kleden)* ; **Ha fent a mamp bet selled deuh ar vugale p(a) oagn diskennet deus an oto-karr** : Et nous nous amusions de voir les enfants quand ils furent descendus de l'autocar *(Skrigneg)* ; **Ha goude p(a) oamp diskennet é diskennet (a)ssames ganemp d'an traoñ** : Et après lorsque nous somme descendus, elle est descendue avec nous en bas *(Skrigneg)* ; **Ha ni zeskenne ar parkeier da gerc'h(ad) ur pakad-kafe pe un dra bennaket ar mod-se** : Et nous descendions les champs pour chercher un paquet de café ou quelque chose comme ça *(Lokmarïa)* ; **Sell 'ta, ahe zo ur raiedenn ha' ziskenn deus an nec'h ha ra ur lamp d'an traoñ ha bep ar mare** : Regarde ça, il y a là un rat

qui descend du haut et qui fait un bond vers le bas, de temps à autre *(Plouïe)* ; **Un toull memes-mod (e)vel vé war ar batimañchou ahe, d'un dèn a-peu-prè da ziskenn barzh** : Un trou comme il y en a sur les grands bateaux là, une personne à-peu-près pouvant y descendre *(Plonee)* ; **Ha da-houde oaint passeet d'ar c'hamïon bras d'hond da ziskenn war-zu'g ar sud deus Bro-Frañs** : Et ensuite on les envoyait au grand camion pour descendre direction le sud de la France *(Plouïe)* ; **Prij ar moc'h, ya, me(d) 'bowe hag é diskennet prij ar moc'h ba ar vagajinou, vé ket kalz tra maes kin heñ !** : Le prix du porc, oui, mais depuis que le prix du porc a baissé dans les magasins, il n'y a plus grand-chose dehors hein ! *(Lannedern)* ; **Med ma vije re uhel vije ur vazh-koat ga ur boentenn ba'r penn d'o(be)r krog hag a ziskennent, me(d) alïes gouïent o-hun 'è** : Mais si c'était trop haut, il y avait un bâton en bois muni d'une pointe au bout pour faire crochet et elles descendaient (les pommes), mais aussi elles tombaient souvent toute seule *(Skrigneg)* ; **Ha wichou 'h ee dow zèn war ar varrenn ha deuh an nec'h a lammont warnoñ mo(d)-se war o c'hov, pugur ar varrennn oa hir ha vije un' amañ ha un' ahe ! Hag a lamment war o c'hov, 'h essañ diskenn 'nèi** : Et parfois deux hommes allaient sur la barre et ils sautaient dessus du haut comme ça à plat ventre, puisque la barre était longue, il y en avait un ici et un là ! Et ils sautaient à plat ventre pour essayer de la faire descendre *(Skrigneg)*

**DISKENN** ['diskən] ['diʃkən] ['diʃen] : [***disquenn*** 1659] n.m. & n.f. (pl. **-ou** [di(s/ʃ)'kɛnu]) ; Descente

✗ *cf.* : ***war-ziribañs, war-ziribin***

**Un tammig diskenn oa** : Il y avait une petite descente *(An Uhelgoat)* ; **Ar brankariou ha go(ude)-se oa ar mikanik ba-dreñw, ar freñ neu'n, dé sterdañ, ur vazh-mikanik ha c'hwi pa kraniou da lak a-wechou b(a)-lec'h oa un diskenn vat** ['diʃen'vat] : Les brancards, il y avait ensuite la mécanique à l'arrière, le frein donc, à serrer, un serre-frein et vous aviez parfois des crans à enclencher là où il y avait une sacrée descente *(Speied)*

➢ **Un tamm diskenn ga'n dour** : L'eau quelque peu en pente ; **An dour oa moien dé zihelliñ 'naoñ deus ur mod pe deus un'-ell heñ ! Pugur ma vis(e) un tamm diskenn** ['diʃen] **gantoñ pet(r)a !** : On pouvait réorienter l'eau d'une manière ou d'une autre hein ! Puisque si elle était un peu en pente quoi ! *(Kareis)*

**DISKEUS / DISKEUV** ['dis,køz] ['dis,køv] : vb. ; Montrer (cf. **diskoue**)

**DISKIÑ / DESKIÑ / DESKON / DESKO / DISKO / DEUSKEUN** ['disk(i/o)] ['deskə] ['dɛsk(ən/o)] ['diskɛn] ['døskøn] : [***disquiff*** 1499] vb. ; Apprendre / Dresser (chevaux) / Instruire

✗ *cf.* : ***disked, diskoue***

◆ Apprendre ; **Ga diskiñ erro an nen** : On réussit en apprenant *(Berrien)* ; **Ma ! Disk brezhoneg dèi !** : Eh bien ! Apprends-lui le breton ! *(Skrigneg)* ; **Ah ! Diskiñ refeh traou !** : Ah ! Vous apprendrez des choses ! *(Skrigneg)* ; **Lod vé pell (é) tiskiñ** : Certains mettent du temps à apprendre *(Plouïe)* ; **Disk a res c'hoari gitar dê** : Tu leur apprends à jouer de la guitare *(Plouïe)* ; **N'eus ket emm da zisken dit !** : On n'a pas besoin de t'apprendre ! *(Skrigneg)* ; **Diskiñ o(be)r stamm vije gwraet** : On apprenait à faire du tricot *(Skrigneg)* ; **Te fa ket disket honn(e)zh ?** : Tu ne l'avais pas apprise ? *(Plourac'h)* ; **Gwelloc'h é dê diskiñ galleg da zigentañ** : Il vaut mieux qu'ils apprennent tout d'abord le français *(Berrien)* ; **Daw oa dèoñ deuskeun ar langach 'e !** : Il lui fallait aussi apprendre la langue ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **(A)c'hanta ! Te heus kalz a draou da ziskiñ !** : Eh bien donc ! Tu as plein de choses à apprendre ! *(Skrigneg)* ; **Med disket ma 'h o(be)r vounnus** : Mais j'avais rapidement appris à faire *(Kleden)* ; **Deskiñ (a)han(o)h da labourad zo gwraet 'e !** : On vous a aussi appris à travailler ! *(Plonee)* ; **C'hoant meus da ziskiñ traou war Genevelen** : J'ai envie d'apprendre (des choses) sur Quinimilin *(Plouïe)* ; **Bremañ é daw diskiñ brezhoneg d'ar re-yowank** : Maintenant on doit apprendre le breton aux jeunes *(Berrien)* ; **Hemañ neus disket brezhoneg war barlenn e vamm** : Il a appris le breton sur les genoux de sa mère *(Plouïe)* ; **Hezh na disket ivañ gwin ba'n trañchïou ma'hat** : Il avait probablement appris à boire dans les tranchées *(Lokmarïa)* ; **C'hoant vé d'ober mad 'è pé vêr (é) tiskiñ ur sort** : On a envie de bien faire aussi quand on apprend quand-même *(Skrigneg)* ; **Traou ? Ah ! Kemen(t)-se vo (v)o disket müoc'h** : Des trucs ? Ah ! Il y en aura tellement qu'on apprendra plus *(Ponvel)* ; **Ma né bugale ur wech bannaket a zisko brezhoneg dê** : S'il a des enfants un jour il leur apprendra le breton *(Berrien)* ; **Kass(e)t oamp d'ar skol 'vid diskiñ ha gwraet mamp 'e** : Nous étions envoyés à l'école pour apprendre et nous avions appris *(Poullaouen)* ; **Med me gaosev doc'h 'vel meus bet desket** ['des,ket] **ga mé sud** : Mais moi je vous parle comme j'ai appris de mes parents *(Speied)* ; **Pugur houm(añ) ouïe keme(d) brezhoneg, sell me ziske kalz ganti** : Puisqu'elle ne savait que le breton, j'apprenais donc d'elle *(Skrigneg)* ; **Ah ! Tamm-ha-tamm, (me)mes-tra, teuen da gompren ha da ziskiñ** : Ah ! Petit à petit j'arrivais quand-même à comprendre et à apprendre *(Berrien)* ; **Med eñ na disket buan, sete oa krog d'hond d'o(be)r an eureujou** : Mais il avait vite appris, il commençait donc à faire les noces *(Skrigneg)* ; **Matrehe un eur bemde a-peu-prè da zisken lenn ar musik** : Peut-être approximativement une heure quotidiennement à apprendre à lire la musique *(Skrigneg)* ; **Ah ya ! Nin oa desket a-bred da labour(a)d heñ ! A-bred oamp desket !** : Ah oui ! On nous apprenait tôt à travailler hein ! On nous apprenait tôt ! *(Plonee)* ; **Kar gwich-all pa ziske an dud un dañs a sellign deuh ar re-all (e)n-ur ziskiñ (a)nê** : Car autrefois lorsque les gens apprenaient une danse ils regardaient les autres tout en les apprenant *(Plourac'h)* ; **Hag me meus choñj 'hat ! Ma mamm-gozh 'hat ! A vije 'tiskiñ 'ha(n)on, din da vale !** : Et ma foi je me rappelle ! Ma grand-mère ! Qui m'apprenait, pour que je marche *(Skrigneg)* ; **Re ziske a-peu-prè mad vije kasset d'an egzamin (e)vid mond *en 6^e^*, ar skolêr zesigne (a)nê** : Ceux qui apprenaient à peu près bien on les envoyait à l'examen d'entrée en 6^e^, c'est l'instituteur qui les désignait *(Lokarn)* ; **Disket na kajimant kement 'n-ur zibiñ i goan 'vel a ziske ba'h ar skol mod-all pugur na ket kaoseet (ne)med brezhoneg deusoutoñ !** : Il avait quasiment appris autant en mangeant son souper qu'à l'école sinon puisqu'il ne lui avait parlé que breton ! *(Skrigneg)* ; **N'essêen ket, n'é ket diskiñ oa, ar pezh meus disket beñ se zo deus ar pezh a gaosee an dud (e)n-ur basseal, n'é ket kaoseal an-heñi oa an dra-he** : Je n'essayais pas, ce n'était pas apprendre, ce que j'ai appris ben c'est de ce que les gens disaient en passant, ça ce n'était pas parler *(Berrien)* ; **P(a) oan deut mae(s) ar skol a'h een da wel 'nèi da ziskiñ gwrïad ganti hag a breste hi mikanik din da ziskiñ (a)ha(n)on da wrïad !** :

Lorsque je sortais de l'école, j'allais la voir pour apprendre à coudre et elle me prêtait sa machine pour m'apprendre à coudre *(Skrigneg)*

◆ Dresser ; **Ma ràet ton dèi hag pass lakad re (a) boues dèi d'o(be)r ar pezh (e)ma 'hond d'o(be)r 'è, neu'n a ziski ur jô mad !** : Si vous le choyez et que vous ne lui mettez pas trop de poids non-plus pour faire ce qu'il a à faire, alors vous les dresserez bien ! *(Kareis)*

◆ Instruire ; **Bremañ 'h a ganen-me ha me zisko (a)naoñ da ve ur medissin** : Il va maintenant venir avec moi et je l'instruirai à être un médecin *(Berrien)* ; **Oa ket disk' ar c'hoarïou demp-ni, ni meump disket hon-hun toud (e)n-ur wel ar re-all oc'h o(be)r** : On ne nous instruisait pas aux jeux, nous apprenions nous-même tout en voyant les autres faire *(Skrigneg)*

➢ **Diskiñ deusoutoñ e-hun** : Apprendre par soi-même ; **Ha diskiñ g'rïad mamp gwraet deuh-ouim-ni, deuh-ouim hon-hun (iv)è** : Et nous avions appris à coudre par nous, par nous-même aussi *(Skrigneg)*

➢ **Diskiñ e-hun** : Apprendre seul ; **Pé nije ur moman a ziske e-hun** : Lorsqu'il avait un moment il apprenait tout seul *(Berrien)*

➢ **Diskiñ ga *ub.*** : Apprendre de *qqn.* ; **Tri bla oa bet 'tiskiñ gantoñ** : Il avait passé trois ans à apprendre avec lui *(Berrien)* ; **Un dra meus disket ga ma za-kozh ha meus soñj** : Une chose que j'ai apprise de mon grand-père et dont je me rappelle *(Plouïe)* ; **Ni ouïe ur bern traou (iv)è, disket demp ga hon zud !** : Nous nous savions aussi un tas de choses qu'on avait apprises de nos parents ! *(Skrigneg)* ; **Sell me ma bet okasïon da ziskiñ dañsal gan tud ha na (e)tre deg ha pemzeg-la koshoc'h (e)viton-m(e)** : Donc j'ai eu l'occasion d'apprendre à danser par des gens qui avaient entre dix et quinze ans de plus que moi *(Plourac'h)*

➢ **Diskiñ toud assames** : Tout apprendre en même temps ; **Ha n'é ket braw hañ ! Diskiñ toud an dra-he (a)ssames** : Et ce n'est pas facile hein ! Apprendre tout ça en même temps *(Skrigneg)*

➢ **Labourad war teusken e vicher** : Travailler sur l'apprentissage de son métier ; **Bet on bet ur bla hag labouret meus tri vla war teusken ma micher** : Je suis allée un an et j'ai travaillé trois ans sur l'apprentissage de mon métier *(Sant-Wazheg)* ; **Pezh oa, amañ ma zad na bet disket 'ha(n)on d'o(be)r ar vagod ha mim reemp ket traou, vije gwraet vagod-kempenn** : En fait, ici mon père m'a appris à faire les fagots et nous ne faisions pas, on faisait des fagots propres *(Pluskelleg)*

➢ **N'ema ket e vicher gantoñ da ziskiñ** : On ne va pas lui apprendre son métier ; **Pa vé ur gid ganemp, ar re-he (e)ma ket o micher gante da ziskiñ** : Quand il y a un guide avec nous, ce n'est pas eux qu'on va apprendre leur métier *(Skrigneg)*

**DISKLABEO / DISKLABAÑ** [diskla'bɛw] [dis'klɑ:bə] : [***distlabeza*** 1716] vb. (p.p. **-et** [diska'be:d-t] [dis'klɑ:bəd-t]) ; (se) Débarrasser

✗ *syn.* : ***dïatrediñ, dibarrass*** ; & *cf.* : ***sklabe***

**Ahe meus disklabeet ur pakad labour** : Je me suis débarrassé là d'un sacré boulot *(Plouïe)* ; **Bremañ oun disklabeet deus an dra-he** : Je suis maintenant débarrassé de ça (c'est fait) *(Plouïe)* ; **Hag ar mo(d)-se, dïannañ, vefomp disklabet deuh-ouit !** : Et comme ça, au moins, nous serons débarrassés de toi ! *(Skrigneg)*

**DISKLAFAÑ** [dis'klafə] : [***diskalfañ*** 1958] vb. ; Écarquiller

✗ *syn.* : ***diboupañ, disklassañ***

**Disklafet e zowlagad gwenn** : Ses yeux blancs écarquillés *(Poullaouen)*

**DISKLAVANKED / DISLAVANKED** [dis(k)la'vɑ̃ŋkəd-t] : [***dislavanket*** 1983] ad. ; Dégingandé (-e)

**Disklavanked é-hañw, ah ya !** : Il est dégingandé, ah oui ! *(Kolloreg)* ; **Da zevezh pardon Berrien ma gwelet un dèn dislavanked :** Le jour du pardon de Berrien j'ai vu un homme dégingandé *(Plouïe)*

**DISKLASSAÑ** [dis'klasə] : [***disclaça*** 1659] vb. ; Écarquiller

✗ *syn.* : ***diboupañ, disklafañ***

**Disklasset e zowlagad** : Les yeux écarquillés *(Plouïe)* ; **Deut é bras i dowlagad ! Disklasset** : Ses yeux sont devenus grands ! Écarquillés *(Kolloreg)* ; **Disklass(et) i dowlagad ya, hem(añ) neus un dowlag(ad) vras disklass'** : Ses yeux écarquillés oui, il a de grands yeux écarquillés *(Kolloreg)*

➢ **Disklassañ deus *ub.*** : Dévisager *qqn.* ; **Yann zisklasse deuhoute a-walc'h** : Yann les dévisageait bien *(Plonee)*

**DISKLÊRIAÑ** [dis'klɛ̀rjə] : [***disclaeryaff*** 1499] vb. ; Déclarer / Dénoncer / Révéler (manifester) / Se jouer

✗ *syn.* : *(déclarer)* ***deklariñ***

◆ Déclarer ; **Ha 'benn ar fin nomp gouïet voa disklêriet ar bresel** : Et pour finir nous avons su que la guerre était déclarée *(Pleiben)* ; **Nijent ket c'hoant da zisklêriañ piw oaint 'n-ur sevel o maskou da evañ** : Ils ne voulaient pas déclarer qui ils étaient en levant leurs masques pour boire *(An Uhelgoat)*

◆ Dénoncer ; **Te zo ur flater ha vé 'tisklêriañ (a)ha(n)on !** : Tu es un rapporteur qui me dénonce ! *(Poullaouen)*

◆ Révéler ; **Gwich-all an dra-he a vije gwraet, me(d) vij(e) ket disklêriet !** : Autrefois ça se faisait, mais ce n'était pas révélé ! *(Skrigneg)*

◆ Se jouer ; **Dre e vemor (e)ma hond da gontañ dec'h toud pezh zo disklêriet** : Il va vous conter de mémoire tout ce qui s'est joué *(An Uhelgoat)*

**DISKLIPAÑ** [dis'klipə] : [***distlipa*** 1659] vb. ; Expliquer (par ext.) / Parler (& avec difficulté)

✗ *syn.* : *(expliquer)* ***esplikañ***

◆ Expliquer ; **Ah ! n'é ket gouest da zisklipañ an dra-he !** : Ah ! il n'est pas capable d'expliquer ça ! *(Plouïe)*

◆ Parler (& avec difficulté) ; **Disklipañ mad a ra** : Il parle distinctement *(Plouïe)*

**DISKLÔ** ['disklo] : [***disglau*** 1500] n.m. ; Endroit abrité (de la pluie)

✗ *syn.* : ***gwasked, kleder, kledourenn*** ; & *cf.* : ***glô***

**Ma gallet lak anaoñ ba'n disklô** : J'avais pu le mettre à l'abri *(Plouïe)* ; **Daw vije lak ar c'hoat ba'n disklô, hezh beteg ur mis pe dow** : Il fallait mettre le bois à l'abri de la pluie, jusqu'à un mois ou deux *(Plouïe)*

**DISKLÔIÑ** [dis'kloːi] : [***disglava*** 1732] vb ; (se) Mettre à l'abri de la pluie

✗ *syn.* : ***gwaskediñ***

**Me zo 'hond da zisklôiñ** : Je vais me mettre à l'abri de la pluie *(Skrigneg)*

**DISKLOSSAÑ / DISKLOCHAÑ** [dis'klɔsə] [dis'klɔʃə] : [***disclossein*** 1744] vb. ; Déboîter

**Disklochet é bet ma skoa** : J'ai eu l'épaule déboîtée *(Pleiben)* ; **Disklochet meur a wênn ga'n avelaj** : De nombreux arbres déboîtés par le grand vent *(Poullaouen)*

**DISKOACH** ['dis,kwaʃ] : [***diskoach*** 1992] n.m. (pl. **-ou** [dis'kwaʃu]) ; Débusquement

**An diskoach kentañ** : Le premier débusquement *(An Uhelgoat)*

**DISKOASSELLAÑ** [diskwa'sɛlə] : [***diskoasellañ*** 1958] vb. ; Faire sortir de l'ornière

✗ *cf.* : ***skoassell***

**Karget mat feus, emm zo da ziskoassellañ** : Tu as bien chargé, il faut faire sortir de l'ornière *(Poullaouen)*

**DISKOILHAÑ / DISKOUILHAÑ** [dis'kɔʎə] [dis'kuʎ(ə)] : [***diskoilhañ*** 1992] vb. ; Débloquer (une porte) / Dépanner

✗ *cf.* : ***skoilhañ***

◆ Débloquer ; **Ma ! Diskoilh an noñr din ! Digor an noñr memes-tra ha' welin pessar mod 'mañ barzh neu'n** : Eh bien ! Débloque-moi la porte ! Ouvre quand-même la porte que je puisse voir alors comment c'est à l'intérieur *(Kergrist)*

◆ Dépanner ; **Heñ oa mad da ziskouilh ar re-all** : Ah oui, il était bon pour dépanner les autres (se dit d'un cheval fort) *(Poullaouen)*

**DISKOMPES** [dis'kɔ̃.pəz-s] : [***diskompez*** 1872] ad. ; Déséquilibré (-e) / Irrégulier (-ère)

✗ *syn.* : ***digompes, displén***

◆ Déséquilibré (-e) ; **Daon ! An hi(ni) a gamm un tamm zo diskompes neuhe !** : Dam ! Celui qui boite un peu est alors déséquilibré ! *(Skrigneg)*

◆ Irrégulier (-ère) ; **Am(añ) é diskompes ar lor-zi ha vé laket un tamm koat dindan tro(a)d an daol** : Ici le sol de la maison est irrégulier et on met un bout de bois sous le pied de la table *(Skrigneg)*

**DISKOÑJOLIÑ** [diskɔ̃'ʒoːlə] : [***diskoñsoliñ*** 1992] vb. ; Déconfire

**Neuhe oa diskoñjolet Jañ-Mari ahe** : Jean-Marie était alors déconfit *(An Uhelgoat)*

**DISKONTAÑ / DISKONTAL** [dis'kɔ̃ntə(l)] : [***diskonta*** 1927] vb. ; Décompter / Guérir par formulation magique (guérisseur)

✗ *syn.* : ***spinañ*** ; & *cf.* : ***kontañ, pareo***

◆ Décompter ; **'N heñi na c'hoant da ga(ou)d un tamm avañs ba'r mis, se vije diskontet war da bêi final !** : Celui qui voulait obtenir une petite avance dans le mois, on te le décomptait sur ta paye finale ! *(Karnod)*

◆ Guérir par formulation magique ; **Hezh ziskont dre orêson** : Il guérit par oraison *(Plouïe)* ; **Ah beñ gwech-ell ar re gozh ouïe diskontal deus an dra-he** : Ah ben autrefois les anciens savait guérir ça par formulation *(Sant-Wazheg)* ; **Sete a gomañse-hi diskontal mamm hag da zigentañ gomañse-hi skeupad ha ga he bes-meud ree-hi un dro** : Elle, maman, commençait donc à guérir par formulation et tout d'abord elle commençait à cracher et de son pouce elle faisait un tour *(Sant-Wazheg)* ; **Ma pis(e) poan 'h eeh dé wel(e)d Louï ha Louï ziskontè doc'h ha viseh parêt ba neubeud amzer** : Si vous aviez mal, vous alliez voir Louis, il vous guérissait par formulation et vous étiez guéri en peu de temps *(Kleden)*

**DISKONTER** [dis'kɔ̃ntər] : [***diskonter*** 1992] n.m. (pl. **-ien** [diskɔ̃n'tɛrjən]) ; Guérisseur

✗ *cf.* : ***dokteur, medissin***

**Ma za-kozh oa diskonter** : Mon grand-père était guérisseur *(Landelo)* ; **Be oa bet spinet deusoute, be oan bet 'wel un diskonter** : On m'avait guéri d'elles, j'étais allé voir un guérisseur *(Plouïe)* ; **Pe ma'hat oa un diskonter 'taol kil war'ha'on** : Ou c'était probablement un guérisseur me jetant un sort *(Brennilis)*

**DISKORD** ['dis,kɔrd-t] : [***discort*** XVIᵉ] ad. ; Indiscipliné (-e)

✗ *cf.* : ***reizh***

**Diskord, pé jilowont ket ar pezh vé laret dê, beñ 'benn ar fin vé red kivijiñ 'nê !** : Indisciplinés, lorsqu'ils n'écoutent pas ce qu'on leur dit, ben au final il faut les corriger ! *(Skrigneg)*

**DISKORNO** [dis'kɔrno] : [***discorni*** 1659] vb. ; Dégeler

✗ *cf.* : ***skorn***

**Ha laket ar rutig hag ar bitrabes da ziskorno en-dro dê-gnt, pugur vïent skorn(ed)** : Et on mettait les rutabagas et les betteraves à dégeler autours d'elles, puisqu'elles étaient gelées *(Lokarn)* ; **Ha breinet ar rutig goude, breinet ar bitrabes ! War-lerc'h oagn bet skorned, pé ziskornegn goude, vise-hègn vall !** : Et après les rutabagas et les betteraves étaient pourries ! Après qu'elles furent gelées, après lorsqu'elles dégelaient, elles étaient mauvaises ! *(Lokarn)*

**DISKOUE / DISKEUV / DISKEUS / DESKON / DEUSKEUGN / DUSKEN / DUSKEUS / DUSKUN / DEUSKIN** ['diskwe] ['diˌskø(v/z)] ['deˌskɔ̃n] [dœs'køɲ] ['desyn] ['dysk(ə/y)n] ['dyˌskøz] ['dœʃin] : [***disguez*** XVI[e] ; ***discoign*** XVII[e]] vb. ; Montrer / & Découvrir (apprendre)

✗ *cf.* : ***diskiñ***

◆ Découvrir (apprendre) ; **Hag ar mod-se ziskouei pe-seurt mod vé gwraet, ene 'o diskouêt dac'h** : Et comme ça tu découvriras comment on fait, là on te montrera *(Sant-Hern)* ; **Hag ar mod-se beñ c'hwi ziskou'o ho micher assam(bles) ganen** : Et comme ça ben tu découvriras ton métier avec moi *(Sant-Hern)*

◆ Montrer ; **Diskoueet visè bolonte** : On montrait de la bonne volonté *(Poullaouen)* ; **Damai a zisküin 'nèi dit !** : Tout à l'heure je te la montrerai ! *(Skrigneg)* ; **Ha da ziskeus e doc'hodenn dèi** : El il lui montra son pénis *(Berrien)* ; **Diskouêt na ar bern koat dèoñ** : Ils lui montrèrent le tas de bois *(Kleden)* ; **Hag ar veunteun oa deusket dèoñ 'e** : On lui montra également la fontaine *(Plonee)* ; **Louïs na deusket an hent da sorti** : Louis lui montra la route pour sortir *(Kleden)* ; **Me zuskuy (a)nèi ahe dec'h sur** : Je vous les montrerai sûrement *(Berrien)* ; **Diskouêt na e droad d'ar medissin** : Il avait montré son pied au médecin *(Skrigneg)* ; **Duskun rin poltrejou dit divêtoc'h** : Je te montrerai des photos plus tard *(Skrigneg)* ; **Red é dec'h duskeuz din ho strakéres !** : Il faut que vous me montriez votre matériel pétaradant (cul) ! *(Poullaouen)* ; **Keuñ né da ve gwel(e)t diskuet hi vri 'è !** : Il regrette aussi d'avoir montré le bout de son nez ! *(Skrigneg)* ; **Un' gozh noa deusket din ba Landelo** : Une vieille m'avait montré à Landeleau *(Sant-Wazheg)* ; **Deuskeus da dreid din da wel (e)ta !** : Montre-moi donc tes pieds pour voir ! *(Skrigneg)* ; **Just a-walc'h, blam dê pass duskeus un dèn marw** : Justement, pour ne pas leur montrer une personne décédée *(Skrigneg)* ; **Espliket vé dê hag deuskeuet vé dê petra vé barzh** : On leur explique et leur montrer ce qu'il contient *(Plonee)* ; **Heñ oa fougêt, pa nôa tap(et) ar lou(a)rn, 'tuskuio 'nèoñ d'an dud** : Il était fier, vu qu'il avait attrapé un renard, le montrant aux gens *(Speied)* ; **Pé voa laret dèoñ pessa mod d'ober voa deusk' an traou dèoñ** : Puisqu'on lui avait dit comment faire on lui montra tout *(Plonee)* ; **C'hwi 'h ey d'ar vordell hag ene 'o diskouêt dec'h pe-seurt mod vé gwraet** : Tu iras au bordel et on t'y montera comment on fait *(Sant-Hern)* ; **Peus kime dond (a)ssames genin ha me ziskoueo doc'h ! Ba'r park-hei !** : Vous n'avez qu'à m'accompagner et je vous montrerai ! Dans le champ d'orge ! *(Lokered)* ; **N'oun ket kap da ziskui 'nèoñ doc'h, vin ket, kar ma'hat é-heñw disac'h(e)t !** : Je ne peux pas vous le montrer, je ne pourrai pas, car il est probablement défoncé ! *(Speied)* ; **Pugur pa vije dalc'h-mad 'kontañ, heñ zuskuie i zent dalc'h-mad, 'vel vije 'c'hoarzhin** : Puisque vu qu'il était toujours en train de parler, il montrait toujours ses dents, comme s'il souriait *(Skrigneg)* ; **Memes voien zo din-me da zisko ur paper dit br(o)maig, deus ar petra deusontoñ** : Même j'ai moyen de te montrer un papier tout à l'heure, de quoi le concernant *(Plourac'h)* ; **Boñ ! Pugur pa lahet (a)nê toud me 'h a (a)ssames ganit da ziskuio traou dit bremañ !** : Bon ! Puisque que tu les as tués je vais avec toi maintenant te montrer des choses ! *(Landelo)* ; **Damai 'h es da wel, sell ! Ale ! Chom 'n i saw ! Ha gwrè bras da zuskeus d'i mamm pe-naos out !** : Tout à l'heure tu vas voir, teins ! Allez ! Reste debout ! Et fais la grande pour montrer à ta mère comment tu es ! *(Skrigneg)* ; **Me(d) voaien vo din dé zes'un 'nèoñ doc'h, pi(g)ur egzist a ra ato ma peus ket gwelet (aha)noh an dra-h(e)** : Mais je pourrai te le montrer, puisqu'il existe toujours si tu ne l'as pas vu *(Sant-Wazheg)* ; **Set' oa e(rr)i da zisken 'nèi demp ha ni mamp mezh beañ en-dro d'ar chidour(e)n ! Ni oa 'tibiñ patates ha laezh !** : Il était donc arrivé pour nous la présenter et nous avions honte d'être autour du chaudron ! Nous mangions des patates au lait ! *(Skrigneg)* ; **Hag pa 'n-om ga(v)e hemañ da zusken i zant daoñ, neuhe harpe 'naoñ deuh ar harzh, pudur vije alïes ba'r park** : Et lorsqu'il lui arrivait de lui montrer sa dent, alors il l'appuyait contre le talus, puisque c'était souvent dans le champ *(Skrigneg)* ; **Ah ! Sell Gab ! Amañ meus un tamm morboan, 'h añw da zuskeus 'naoñ dit ! Ma hije tennet-hezh din-me vije bet aeseteet din** : Ah ! Regarde Gab[riel] ! J'ai là une petite douleur sourde, je vais de la montrer (dent) ! Si tu me l'avais arrachée ça m'aurait arrangé *(Skrigneg)* ; **Alïes vije ma vije goullet (a-)zigan un dèn da diskin dit penoñs da zañsal a zisküie un dra mennaket dit med pass ar pezh a reer** : C'était souvent si on demandait à une personne de t'apprendre comment danser il te montrait quelque chose mais pas ce qu'on faisait *(Plourac'h)* ; **Med ma vis(e) ur fougasser b(e)nneket, un' ha' vé klass o(be)r demoñstrassionou, deuskin d'ar re-ell lar vé ho(be)r gi-mañ hag ar mod-mañ, heñ vïe ket gwelet mad (a)nèoñ !** : Mais si c'était un de ces fanfarons qui cherche à faire des démonstrations, montrer aux autres qu'il fait ci et comme ça, il n'était pas bien vu ! *(Kleden)*

- **Diskeus an hent da *ub.* d'ond *utb.*** : Indiquer à *qqn.* la route de *qqpart* ; **Ha c'hwi zo kap da ziskeus an hent din d'ond d'Uhelgoat ?** : Pouvez-vous m'indiquer la route d'Huelgoat ? *(Skrigneg)*
- **Diskeus *udb.* + *ad.*** : Faire paraître + *ad. qqchose* ; **Blame dê da zuskeus o venn-a-dreñw braw, rond ha-toud ah(e) !** : Afin qu'ils fassent paraître beau leur arrière-train, arrondi et tout là ! *(Skrigneg)*
- **Kaoud an aer da zusken lar ver ur seures** : Se faire passer pour un saint (m-à-m. avoir l'air de montrer qu'on est une sœur) ; **Med beañ zo lod ha' neus 'n aer da zusken lar vent seurésed, lar neugn ket gwraet mann e-bed ! Ar re-he é ar gwashañ !** : Mais y en a certains qui se font passer pour des saints, qu'ils n'ont rien fait ! Ce sont ceux-là les pires ! *(Skrigneg)*

**DISKOUR** ['disˌkur] : [***discour*** 1732] n.m. (pl. **-iou** [dis'kurju]) ; Discours

**Hag neu'n zo bet un diskour** : Et un discours a alors été prononcé *(Kallag)*

**DISKOURADEG** [disku'rɑːdəg-k] : [***diskourradeg*** 1992] n.f. (pl. **-ou** [diskura'dɛːgu]) ; Émondage
**Echu ar vagodadeg hag an diskouradeg** : La corvée de fagots et l'émondage sont terminés *(Poullaouen)*

**DISKOURAJIÑ / DISKOURACHIÑ** [disku'rɑːʒi] [disku'raʃi] : [***diskourajiñ*** 1992] vb. ; (se) Décourager
✗ *cf.* : ***kouraj***
**Nañ-nann, med me oan ket diskourajet** : Non non, mais je ne m'étais pas découragé *(Kalaner)* ; **Aet oa-ñw pell, pell, pell ! Diskourachet oa-ñw...** : Il partit loin, loin, loin ! Il était découragé... *(Lokered)*

**DISKOURAÑ / DISKOURRAÑ** [dis'ku(ː)rə] : [***discourraff*** 1499] vb. ; Ébrancher / Émonder / Redresser (un véhicule renversé)
✗ *syn.* : ***divrankañ*** ; & *cf.* : ***skourañ***
◆ Ébrancher ; **Peus kemed diskourriñ ar wênn ahe !** : Tu n'as là qu'à ébrancher l'arbre *(Poullaouen)* ; **Med hemañ na diskourret ar wênn (e)n-ur hond d'an nec'h** : Mais il avait ébranché l'arbre en montant *(Poullaouen)*
◆ Redresser (un véhicule renversé) ; **Da lak anê da ziskourañ ? – Nann, da bos(añ) ar breiou** : Pour les faire redresser ? – Non, pour poser les brancards *(Skrigneg)*

**DISKRAPAD** [dis'krapə(d-t)] : [***discrapat*** 1659] vb. ; Arracher (ronces, terre...) / Creuser (animaux) / Décamper / Faire décamper / Gratter / S'agiter / Se démener
✗ *syn.* : *(arracher)* ***displantañ, tennañ*** *(creuser)* ***kreusañ*** *(gratter)* ***krabissad, krabotañ, kravinad, skrapad*** *(s'agiter)* ***turlutad*** *(se démener)* ***bressañ, trabassañ***
◆ Arracher (ronces, terre...) ; **Diskrapet an dres ha distrouget ar c'hleuñ** : Les ronces arrachées et le talus assaini *(An Uhelgoat)* ; **Bet peus merc'hed so kosto, ar re-s(e) sa(v)e ar penn-treñch ! Ar re-s(e) a boke hag a ziskrape an douar** : Tu as eu des femmes qui sont costaudes, elles levaient la lame de houe ! Elles frappaient et arrachaient la terre *(Ponvel)* ; **Set' go(ude)-se vïe daw doc'h chom da ziskrap ar re-s(e) toud da 'n douar, dé denn ar skodou-lann da 'n douar 'benn labour(a)d 'nèoñ war-lerc'h go(ude)-se en-dro** : Donc ensuite il vous fallait rester tous les arracher du sol, pour arracher les souches d'ajonc du sol pour la travailler à nouveau ensuite *(Speied)*
◆ Creuser (animaux) ; **Memes ur c'hi, a-wechou vé tiskrapad, 'houzoh walc'h, (e)vid taped gôed pe traou ar mod-se ba'r park, 'teurc'had (e)ma'ñw war ar go** : Même un chien, parfois il creuse, tu sais bien, pour attraper des taupes ou des choses comme ça dans le champ, il fouit les taupes *(Plouïe)*
◆ Faire décamper ; **A-wichou vijent neuhe diskrapet toud, dê d'ond lem a diche c'hoant** : Parfois on les faisait alors toutes décamper, afin qu'elles aillent là où elles le voulaient *(Skrigneg)*
◆ Gratter ; **Dam betra ra ar c'hog zo war beg an ilis n'eus ket divinou ? Eh beñ é dam ba'r prospital n'eus mann e-bed da ziskrapad !** : Qu'est-ce qui fait que le coq qui est au sommet de l'église n'a pas de griffes ? Eh ben c'est parce qu'il n'y a rien à gratter dans le presbytère *(Plouïe)*
◆ S'agiter ; **Ar c'heseg voa (o) tiskrap(ad) ba ar c'hrow** : Les chevaux s'agitaient dans l'écurie *(Plonee)* ; **Be zo lod hag a ziskrap ! Hag a blant o zreig ba an douar** : Y en a certains qui s'agitent ! Et qui enfoncent leurs pieds dans le sol *(Skrigneg)*
◆ Se démener ; **Beñ pe-sort mod ma gwraet ? Diskrap un tamm bihen ma gwraet !** : Ben comment j'avais fait ? Je m'étais un peu démené *(Lokarn)*
➢ **Diskrapad traou** : Brasser de l'air ; **Oa kime é tiskrapad traou** : Il ne faisait que brasser de l'air *(Plouïe)*
➢ **Hemañ zo é tiskrapad evel ar yar** : Il travaille n'importe comment (mot-à-mot : Il s'agite comme la poule) *(Plouïe)*
➢ **Mab krap-diskrap** : Fils la grattouille (surnom du coq) ; **Ar c'hog hag deus hemen vé gwraet ar mab krap-diskrap « Kokogogog ! Kass ar c'harr war-raog ! »** : Le coq, on l'appelait le fils la grattouille « Cocorico ! En avant le chariot ! » *(Kleden)*

**DISKRAPER-TRAOU** [diskrapər'trɔw] : n.m. ; Brasseur d'air (qui travaille n'importe comment)
✗ *syn.* : ***mesker-labour, pimoc'her***
**Ur pimoc'her, henn' ree ket labour fin gwech e-bed, oa kime é tiskrapad traou : Un diskraper-traou** : C'est un cochon, il ne faisait jamais de travail soigné, il ne faisait que brasser de l'air : Un brasseur d'air *(Plouïe)*

**DIKROC'HENER** [diskro'heːnər] : [***diskroc'henner*** 1914] n.m. (pl. **-ien** [diskrohe'nɛrjən]) ; Écorcheur
✗ *cf.* : ***kroc'hen***
➢ **Diskroc'hener-tud** : Mange-merde (m-à-m. Écorcheur de gens) ; **Hezh so un diskroc'hener-tud** : C'est un mange-merde *(Plouïe)*

**DISKROC'HENIÑ** [diskro'heːnə] : [***discroc'henna*** 1732] vb. ; Dépiauter / Écorcher
✗ *syn.* : *(écorcher)* ***dibluskañ, kignañ*** ; & *cf.* : ***kroc'hen***
◆ Dépiauter ; **Goull ur maout, goull un dañvad hag ur maout, pe un davades, forz pe-sort ha diskroc'hen (a)nèi !** : Demande un bélier, demande un mouton et un bélier, ou une brebis, peu importe et dépiaute-la ! *(Plonee)* ; **C'hwi ziskroc'heno (a)nèoñ ha gasso ar c'hig ganoc'h d'ar gêr, c'hwi rey ar c'hroc'hen din** : Tu le dépiauteras et enverras la viande à la maison, tu me donneras la peau *(Plonee)* ; **Ma dad-kozh, hezh dape gôed ha'**

**ziskroc'hene (a)nê ha lakè ar c'hroc'hen war ur planken bras ahe gis-se ha vïe laket an dra-he ga poentennou ar mod-se blam da sec'hiñ (a)naoñ** : Mon grand-père, il attrapait des taupes et les dépiautait et mettait la peau sur une grande planche là comme ça et on mettait ça avec des pointes comme ça pour la sécher *(Lokmarïa)*

◆ Écorcher ; **Marrad, an dra-he oa diskroc'henañ an douar an tanôañ vije gallet (e)vid hadañ segal ha gwinizh-tu ba'r gwaremmou da-houde** : Écobuer, c'était écorcher la terre le plus finement que l'on pouvait pour ensuite semer du seigle et du sarrasin dans les garennes *(An Uhelgoat)*

**DISKROG** ['dis,krog-k] : [***discrocq*** 1732] ad. ; Décroché (-e) / & n.m. ; Interruption

✗ *cf.* : ***krog***

➢ **Etre krog ha diskrog** : Mal accroché (-e) *(Poullaouen)*

**DISKROG / DISKREGIÑ** [dis'kro:g-k] [dis'krɛ:gi] : [***discrogueiñ*** 1732] vb. ; Décrocher / Démordre / Lâcher prise

◆ Décrocher ; **Oh ! « Ay-ay » pezh-a-gari ! Alesse teuy 'benn (v)o diskroget ma deurkes !** : Oh ! « Aïe-aïe » tant que tu voudras ! De là elle viendra avant que je n'ai décroché ma tenaille ! » *(Skrigneg)*

◆ Démordre ; **Ar sourd, pa grog, heñ n'eus ket moien da ziskregiñ 'naoñ, hezh teu un tamm gantoñ !** : La salamandre, lorsqu'elle mord, on ne peut la faire démordre, elle emporte un morceau ! *(Skrigneg)*

◆ Lâcher prise ; **Renket ma diskrog en desped din** : Il m'avait fallu lâcher prise à contrecœur *(An Uhelgoat)*

**DISKROUGAÑ** [dis'kru:gə] : [***diskrouga*** 1732] vb. ; Décrocher (ce qui est pendu) / Dépendre

**Pé na ka(v)et e vreured ene distribilh na diskrouget (a)nê ha lak(et) un tamm lousou dê deuh o vri ha oagn parêt ha oagn deut bew en-dro** : Lorsqu'il trouva ses frères en suspens il les décrocha et leur mit un médicament sur le nez et ils guérirent puis reprirent vie *(Landelo)*

**DISKRUPES** [dis'krypəs] : [***discrepez*** 1868] ad. ; Trop décolleté (-e)

✗ *cf.* : ***justenn***

**Diskrupes é, emm zo dèi lak ur mouchouer-goûg** : Elle est trop décolletée, il faut qu'elle mette un foulard *(Plouïe)*

**DISKUIZHAÑ** [dis'kɥi:zə] [dis'kɥi:] : [***discuizaff*** 1557] vb. ; (se) Reposer

✗ *syn.* : ***reposiñ*** ; & *cf.* : ***mond skuizh, skuizhañ***

**Ha ma 'h efen da ziskuizhañ** : Et si j'allais me reposer *(Berrien)* ; **Pos (a)ha(n)on war an douar ha tiskui'i ma peus c'hoant** : Posez-moi parterre et vous vous reposerez si vous voulez *(Landelo)* ; **Sete ar re-mañ 'h ee da ziskui' hag hègn 'h ee da c'hoa(r)i galoch** : Ils allèrent donc se reposer et ils allèrent jouer à la galoche *(Landelo)* ; **Me(d) pa vije skuizh ga i sac'had-bleud, a ziskuizhe hag a teue adarre !** : Mais lorsqu'il était fatigué à cause de son sac de farine, il se reposait et repartait ! *(Skrigneg)*

**DISKURLU** [dis'kyrly] : [***dyscurlu*** XV[e]] ad. ; Filiforme

✗ *syn.* : ***hirvoan***

**Un dèn diskurlu vije laret pa vije doc'h un' bras ha treut** : On disait une personne filiforme quand c'était d'une grande et maigre *(Ar Fouillez)*

**DISKUSSÏON** [disky'sijən] : [***discuission*** 1499] n.f. (pl. **diskussionou** [disky'sjɔ̃nu]) ; Discussion

✗ *syn.* : ***kaos, koñversassïon***

**Un tamm diskussïon zo bet ba'h ar sal amañ 'hi-mañ (e)vid ar re na c'hoant** : Il y a eu une petite discussion dans la salle ici-même pour ceux qui voulaient *(Kallag)*

**DISKUTIÑ** [dis'kyti] : [***diskutal*** 1992] vb. ; Discuter

✗ *syn.* : ***kaoseal, komz, kontañ*** ; & *cf.* : ***dibatiñ***

**Sete goude-se vé, bep heñi a ziskut (e)vel né c'hoant** : Ensuite donc, chacun discute comme il veut *(Plouïe)* ; **Ha pé oa e(rr)o ar re-m(añ) (o) tond d'ar gêr (e)n-ur ziskut ha c'hoarzhin ha machin** : Et lorsque ceux-ci arrivèrent, rentrant à la maison en discutant et rigolant et tout *(Kleden)* ; **Goude-se oaint é hond (a)darre ha' gleent tud é tiskutiñ war ur blassenn en tu mennaket** : Après ça ils allèrent de nouveau et entendirent des gens discutant sur une place quelconque *(Plouïe)* ; **An dra-s(e) zepand deus ar c'hoñversassionou vis(e) hag lod blijè dê papred bi 'tiskut(iñ) ar mo(d)-s(e)** : Ça dépend des conversations qu'il y avait, certains aimaient toujours discuter comme ça *(Kleden)*

**DISLARED** [dis'la:r(əd-t)] : [***dislauaret*** 1633] vb. ; Contredire / Corriger *qqn.* qui s'est trompé en s'exprimant

✗ *syn.* : ***dilared, disvankañ***

**Neuhe vé ket dislaret !** : Alors on ne contredit pas ! *(Skrigneg)* ; **Ma meus laret n'añw ket da zislared** : Si j'ai dit, je ne vais pas contredire *(Skrigneg)* ; **Ma ! Ma meus laret a'ha ! Na zislarin ket !** : Eh bien ! Si j'ai dit ma foi ! Je ne contredirai pas ! *(Skrigneg)* ; **Te zislaro ma n'é ket mad hañ ! Pudur me meus ket keme(nt)-se a joñj kin...** : Tu corrigeras si ce n'est pas bon hein ! Puisque j'ai plus tellement souvenir... *(Skrigneg)*

**DISLAVANKED** [disla'vɑ̃ŋkəd-t] : vb. ; Dégingander (cf. **disklavanked**)

**DISLIVAÑ** [dis'liːvə] : [***disliuaff*** 1499] vb. ; Délaver

✗ *cf.* : ***livañ***

**Dislivet é un tamm ! Ma ! Red é din cheñch** : Il est un peu délavé ! Eh bien ! Il faut que je change *(Skrigneg)* ; **Ur vantell hir ha' ruse an douar kasimant ha vije dislivet ha dishéñvel-toud, leun a doullou !** : Un long qui traînait quasiment parterre, il était délavé et complètement différent, tout troué ! *(An Uhelgoat)*

**DISMANTRAÑ** [diz'mɑ̃ntr(ə)] : [***dismantaff*** XVIe] vb. ; Démanteler / Ruiner

**Ar re-he so tud ha' gempenn ar stêriou ha tud ha lared 'o nessesser ekonomis(añ) an dour, lar n'é ket possubl delc'hen da zismantr an dou(a)r war ar blavejou teuy** : Ce sont des gens et qui nettoient les rivières et des gens qui disent qu'il sera nécessaire d'économiser l'eau, qu'il n'est pas possible de continuer à ruiner la terre pour les années qui viennent *(Poullaouen)*

**DISMEGAÑS / DISVEGAÑS** [diz'(m/v)eːgɑ̃z-s] : [***dismegancç*** 1659] n.f. (pl. **-ou** [diz(m/v)e'gɑ̃su]) ; Opprobre

✗ *cf.* : ***disenor***

**Kar laket neus (a)ha(n)on ba'n disvegañs** : Car il m'a couverte d'opprobre *(Kergrist)* ; **C'hwi peus lesket ur plac'h yowank ba'n disvegañs ha louset (a)nèi ha (e)mañ male(ü)rus** : Vous avez laissé une jeune femme dans l'opprobre et l'avez salie alors qu'elle est malheureuse *(Kergrist)* ; **Lesket ar powr-kaezh plac'h yowank ba'r vezh ha ba'n dismegañs** : La pauvre jeune femme laissée dans la honte et l'opprobre *(Kergrist)*

**DISNEUÑ** ['dis,nœ̃] : [***disneuz*** 1519] ad. ; Informe / Maladroit / Malhabile

✗ *cf.* : ***dineuñ***

**DISOBER** [diz'ɔːr] [di'zɔːbər] : [***disober*** 1530] vb. (p.p. **digwraet** [(d/t)i'gwrɛːd-t]) ; Défaire

✗ *syn.* : ***divregad*** ; & *cf.* : ***didaol, dispenn***

**Ha oa kass(et) da Gareis ha oa tigwraet pé oa bet an tan ! Ar mod-se n'eus keme(d) hezh-se choma deus meurbl kozh ma dad !** : Il l'envoya à Carhaix et il fut défait lorsqu'il y eut le feu ! Ainsi il ne reste que celui-là du vieux mobilier de mon père ! *(Ponvel)*

**DISOC'H** ['di,zɔx-h] : [***disoc'h*** 1958] ad. ; Terminé (-e)

✗ *syn.* : ***echu, fin***

**Disoc'h é ar vakañsou** : Les vacances sont terminées *(Kergrist)*

**DISOC'HO** [di'zɔho] : [***disoc'h*** 1970] vb. ; Terminer

✗ *syn.* : ***echüiñ, rahañ***

**Pé oè disoc'het an interramant** : Lorsque l'enterrement fut terminé *(Kergrist)* ; **Noa ket gallet-hi disoc'ho hi pemp pla warn-ugent** : Elle n'avait pas pu terminer ses vingt-cinq années *(Kergrist)*

**DISOÑJAL / DIJOÑJAL** [di'zɔ̃ːʒəl] [di'ʒɔ̃ːʒəl] : [***disongeal*** 1499] vb. ; Ne pas se rappeler / Ne pas y penser / Oublier

✗ *syn.* : ***ankoueo***

**Dijoñjet meus** : Je n'y ai pas pensé / Je ne me rappelle pas *(Plouïe)*

**DISPAK** ['dis,pak] : [***dispag*** 1866] n.m. ; Débrouille / Terrain découvert / & fig. Branlée

- **Kaoud dispak** : Avoir de la débrouille ; **Hezh so 'vel un alvaon, heñ neus ket (a) zispak !** : Il est comme un ahuri, il n'a aucune débrouille ! *(Skrigneg)* ; **Neus ket dispak e-bed, neus dilu e-bed ! N'oar ket (e)n-om gemer d'o(be)r e labour !** : Il n'a aucune débrouille, aucun sens de l'organisation ! Il ne sait pas s'y prendre pour faire son travail ! *(Plouïe)*
- **Ober un dispak war *ub.*** : Foutre une branlée à *qqn.* ; **Me zo 'hond d'o'r un dispak war hemañ** : Je vais lui foutre une branlée *(Pleiben)*
- **War an dispak** : À découvert ; **Leusket (a)nê war an dispak** : Laissez-les à découvert *(Poullaouen)*

**DISPAKAÑ** [dis'pak(ə)] : [***dispaquat*** 1659] vb. ; Déballer / Étaler / & Apparaître (sortir de sa cachette)

✗ *syn.* : *(étaler)* ***diverniañ, ledañ*** *(apparaître)* ***fessoniñ*** ; & *cf.* : ***pakañ***

◆ Apparaître ; **An heol oa 'tispakañ** : Le soleil était en train d'apparaître *(An Uhelgoat)*

◆ Déballer ; **Hag sete meus dispaket ar pater** : Et j'ai donc déballé la prière *(Pleiben)* ; **Ar mouss bihen zo amañ o hond dé zispak' e goli ha zo ur c'hi, ur glesker, hemañ é an tortu** : Le petit enfant est ici en train de déballer son colis, et il y a un chien, une grenouille, celle-ci c'est la tortue *(Laz)*

◆ Étaler ; **N'eus ket voien dispak an ed, nann** : On ne peut pas étaler le blé, non *(Plouïe)* ; **Na zispak ket ar plous (e)vel ar voenn** : La paille ne s'étale pas comme le foin *(Plouïe)* ; **Set(u) pé oa dispaket toud ar plous ha toud an traou laket war ar leur (e)n ene, neñ oa chet an dour war'nê-toud ha oamp deut (a-)benn ar mod-se da lao toud an tan** : Voilà lorsque toute la paille fut étalée et que tout fut mis sur le sol là-bas, on a donc jeté de l'eau dessus, et comme ça nous avions réussi à éteindre tout le feu *(Plouïe)* ; **Tammou moussed vis(e) wechou 'choukour 'è tostaad an horzennou ha un' vis(e) ba an tu-raog neu'n 'chet 'nê war an daol, un'-all vis(e)**

**'tiseren ha un'-all vis(e) 'tispak'** : Quelques gamins aidaient aussi parfois à rapprocher les gerbes, il y en avait alors un à l'avant qui les jeter sur la table (de séparation), un autre déliait et un autre les étalait *(Ponvel)*

➢ **Dispakañ e dreid** : Se déchausser ; **Deus 'ta labastenn ! Dispak da dreid !** : Viens là donc empoté ! Déchausse-toi ! *(Poullaouen)*

**DISPAÑS** ['dis,pɑ̃s] : [***dispancc*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [dis'pɑ̃.su]) ; Dispense

**Ha na goullet heñw din-me hag-heñw oa-hi penvidig, vïse pêet un dispañs** : Et il me demanda si elle était riche, la dispense se payait *(Motre)* ; **Med heñ oa dimeet d'un' c'hwezeg la na bet renket kaoud un dispañs (e)vid be eureujet** : Mais il fut fiancé à une de seize ans et il dut obtenir une dispense pour être marié *(Plourac'h)* ; **Ah ya ha oan vàet da wel ar person neuhe hag oa daw din goull dispañs pugur zimïe-hi ga ur c'hender** : Ah oui et j'allais voir le recteur alors et il me fallut demander une dispense puisque qu'elle se fiançait avec un cousin *(Motre)*

**DISPAR** ['dis,par] : [***dispar*** 1499] ad. ; Exceptionnel (-le) / Sans pareil (-le)

✗ *cf.* : ***par***

◆ Exceptionnel (-le) ; **Mann dispar (e-)bed !** : Rien d'exceptionnel ! *(Kergloff)* ; **Un dèn dispar ma keret** : Une personne exceptionnelle si vous préférez *(Plouïe)*

◆ Sans pareil (-le) ; **Kar 'zhpenn be un troter dispar oa 'e ur marc'h-beg deus ar gwellañ** : Car en plus d'être un trotteur sans pareil, c'était également un des meilleurs chevaux de tête *(An Uhelgoat)*

**DISPARISSAÑ / DISPARISSIÑ** [dispa'ris(ə/i)] : [***disparisa*** 1659] vb. ; Disparaître / Faire disparaître

✗ *cf.* : ***mond da nitra, mond-kuit***

◆ Disparaître ; **'Bell-zo é disparisset** : Elle a disparu il y a longtemps *(Poullaouen)* ; **Nann, an dra-he zo disparisset (iv)è** : Non, ça a également disparu *(Sant-Wazheg)* ; **(A-)benn-neuhe voa marc'h e-bed kin, ar marc'h voa disparisset** : Pour-lors il n'y avait plus de cheval, le cheval avait disparu *(Plonee)* ; **Med se zo kaos 'è ur bern tud neus disparisset ar mod-se un tamm dre o faot...** : Mais c'est pourquoi beaucoup de gens ont disparu comme ça un peu par leur faute... *(Kleden)*

◆ Faire disparaître ; **Gwich-all oa ket lousow(et) na traou, me(d) p(a) vije c'hoant da zisparissiñ 'nê : Lakad dour berved war'nê vije gwraet** : Autrefois on ne traitait pas ni rien, mais lorsqu'on voulait les faire disparaître, on leur mettait de l'eau bouillie dessus *(Skrigneg)*

**DISPARTI** [dis'parti] : [***disparty*** XVI^e] n.m. (pl. **dispartïou** [dispar'tiju]) ; Séparation

**Ya-ya hag ar re-ell neu'n oa ket disparti (e-)bed** : Oui, oui et alors les autres, il n'y avait aucune séparation *(Kergloff)* ; **Ar c'hêriou ra an disparti deus parres Kommanna** : Les villages font la séparation de la commune de Commana *(An Uhelgoat)*

**DISPARTÏAÑ** [dispar'tijə] : [***dispartiaff*** 1499] vb. ; Départager / Départir / Séparer

✗ *syn.* : *(départir)* ***lodennañ*** *(séparer)* ***separañ*** ; & *cf.* : ***diferañsiñ***

◆ Départager ; **Sterd vo dispartïañ 'nê** : Ce sera difficile de les départager *(Plouïe)*

◆ Départir ; **An Dieoul ha neuhe 'n otrou-Doue teue d'ar vered deus 'n nos 'vid dispartïañ ar re-varw, 'vid goûd piw 'h ay d'an ifern ha piw 'h ay d'ar barados** : Le Diable et alors Dieu venaient au cimetière la nuit pour départir les défunts, pour savoir qui ira en enfer et qui ira au paradis *(Ar Fouilhez)*

◆ Séparer ; **N'oc'h ket a-walc'h (e)vid dispartïañ (a)nê gol gàer an eil deus heben** : Vous ne pouvez les séparer proprement l'une de l'autre *(Landelo)* ; **Pell-kerc'h vis(e) laket ba'r holvïou, set' vïe daw dispartïañ 'n heñi prop, c'hwi oar walc'h, pé vïer 'torn(añ)** : On mettait de la balle d'avoine dans les couettes, il fallait donc séparer le propre, vous savez bien, lorsqu'on battait *(Plonee)*

**DISPENN** ['dis,pɛn] : [***dispenn*** 1499] vb. ; Défaire

✗ *syn.* : ***didaol, disober*** ; & *cf.* : ***penn***

**Ga da zorn a zizoures anê mod-se ha goude neuhe, da zispenn anê un tamm, da reiñ o form dê ha goude neuhe feriñ 'nê raog vijent re sec'h** : Tu les égouttais ainsi à la main et alors après, pour les défaire un peu, pour leur donner leur forme et alors ensuite les repasser avant qu'ils n'eussent séché *(Skrigneg)*

**DISPIGN** ['dispiɲ] : [***disping*** 1499] vb. ; Dilapider

✗ *cf.* : ***arc'hant, dibriñ, fouetañ***

**Heñ na gwraet kemend-all ar voar, kemend-all traou divalo, na dispignet toud e arc'hant ha toud e fortun !** : Il avait tellement fait la foire, tant de vilaines choses, il avait dilapidé tout son argent et toute sa fortune ! *(Lokered)*

**DISPIGNER** [dis'piɲər] : [***dispigneur*** 1732] n.m. (pl. **-ien** [dispi'ɲɛrjən]) ; Dilapidateur

✗ *syn.* : ***deber-e-draou***

➢ **War-lerc'h an despugnerien tà an dispignerien** : Après les amasseurs viennent les dilapidateurs ; **War-lerc'h an despugnerien tà an dispignerien, re a zispign...** : Après les amasseurs viennent les dilapidateurs, ceux qui dilapident *(Kergloff)*

**DISPLANTAÑ** [dis'plɑ̃ntə] : [***displantaff*** 1499] vb. ; Arracher / Déplanter / Déterrer

✗ *syn.* : cf. ***dis- (diskrapad, disvlevañ…)*** ; & *cf.* : ***plantañ***

◆ Arracher ; **'N-ur findaoniñ, ken a zisplant ar vein dindan e dreid** : En cassant, si bien que les pierres s'arrachent sous ses pieds *(Poullaouen)* ; **Kaol-moc'h, emsa(wo)c'h é passiant ha displant(añ) (a)nê ga'n dorn** : Du rumex, il est préférable de patienter et de les arracher à la main *(Kleden)* ; **Ha goude-se pa vije difontet gad an ar a zisplanter ar lann hag ar chouchou-banal** : Et ensuite lorsqu'on défrichait à la charrue on arrachait la lande et les souches de genêt *(Berrien)* ; **Oh devet é bet ! Displantet é bet ha ga koat da harz toud ar sowl 'holeiñ an dra-s(e)… Traou ha negn ket padet !** : Oh ç'a été brûlé ! Ç'a été arraché, c'était du bois pour protéger toute la chaume qui couvrait ça… Des trucs qui n'ont pas duré ! *(Kergloff)*

◆ Déterrer ; **Un trañch (e)vid displantañ chouchou** : Une houe pour déterrer des souches *(Berrien)* ; **Ha c'hwi displant (a)nê ! Ha troc'h mé grilhaj din !** : Et vous de les déterrer ! Et couper mon grillage ! *(Plonee)* ; **Ha displant mé bester din goud(e) vïe pêet un' da lak (a)nê : Pester-orjel, pester-houarn !** : Et déterrer mes poteaux après qu'un (d'eux) fut payé pour les mettre : poteau pour le fil, poteau de fer ! *(Plonee)*

➢ **Morzhol da zisplantañ poentennou** : Marteau arrache-clou ; **Ur bineten dowbenneg hag egile zo ur morzhol da zisplantañ poentennou** : Une serfouette, et l'autre c'est un marteau arrache-clou *(Berrien)*

**DISPLEGAÑ** [dis'ple:gə] : [***displegaff*** 1499] vb. ; (se) Déplier / Exprimer / (se) Redresser

✗ *cf.* : ***plegañ***

◆ (se) Déplier ; **Ha na remm ha oa ket 'vid plegañ na displegañ he zoworn kin ha na poan sè chervich an dud deus ar c'hontouar** : Elle avait des rhumatismes et ne pouvait plus ni plier ni déplier ses mains, donc elle avait du mal à servir les gens au comptoir *(Ar Fouillez)*

◆ Exprimer ; **Be zo tud ar mod-se ha faot ket dê displeg' o soñj** : Il y a des gens comme ça qui n'aiment pas trop exprimer ce qu'ils pensent *(Plouïe)*

◆ (se) Redresser ; **Ha hañw 'tigoueo 'è fass d'ar c'habiten ha na pleget 'n-ur zigoueo d'an nec'h ha 'n-ur zispleg' : Plant(añ) un taol-penn ba'r c'habiten ken na ruilhet ba'r c'host-all d'ar boss ba'n toull !** : Il arriva également face au capitaine, il se pencha en arrivant en haut et se redressa : Il flanqua un coup de tête au capitaine si bien qu'il roula de l'autre côté de la butte dans le trou ! *(An Uhelgoat)*

**DISPLEN** ['dis,plen] : [***displaen*** 1992] ad. ; Inégal (-e) / Irrégulier (-e)

✗ *syn.* : *(irrégulier)* ***digompes, dishuit*** ; & *cf.* : ***plén***

**Douar displen ba'r gwaremmou** : De la terre irrégulière dans les garennes *(An Uhelgoat)* ; **N'é ket kompes, n'é ket plén, displén** : Il n'est pas plain, il n'est pas plain, irrégulier *(Bolazeg)*

**DISPLEUÑIÑ / DISPLEUÑVIÑ** [disp'lœ̃(ɲ)i] [dis'plœ̃:v(i)] : [***displua*** 1821] vb. ; Déplumer / Plumer

✗ *syn.* : ***dibeuñiñ, diblumiñ*** ; & *cf.* : ***pleuñiñ***

**Lod lare oa blam na displeuñet re a bolisi** : Certains disaient que c'était parce qu'il avait déplumé trop de poulettes *(An Uhelgoat)* ; **'Benn-neuhe hou(zh) vïe ket pell koll hi gwad 'nèi hag a vé displeuñvet…** : Elle ne mettait pour-lors pas longtemps à perdre son sang et à être déplumée… *(Laz)*

**DISPLIJADUR / DISPLIJEDUR** [displi'ʒɑ:dyr] [displi'ʒè:dyr] : [***displigadur*** XVI[e]] n.f. (pl. **-iou** [displiʒa'dyrju]) ; Contrariété

✗ *cf.* : ***plijadur***

**Ha hoñzh noè displijedur** : Et elle avait de la contrariété *(Kergrist)* ; **Prest oè-hi da vollo ga'n displijedur** : Elle était prête à devenir folle de contrariété *(Kergrist)*

**DISPLIJAÑ** [dis'pli:ʒ(ə)] : [***displigaff*** 1499] vb. ; Déplaire

✗ *cf.* : ***plijañ***

**Owen da zisplij' d'an dud** : Peur de déplaire aux gens *(Plourac'h)* ; **Ne zisplije ket an den din** : L'homme ne me déplaisait pas *(An Uhelgoat)*

**DISPUT** ['dis,pyd-t] : [***dispud*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [dis'pytu]) ; Dispute

✗ *syn.* : ***chikan, fachiri***

**Aet da wel 'dreñw an ti lec'h oa bet an disput** : Parti voir derrière la maison là où il y eut la dispute *(An Uhelgoat)*

**DISPUTIÑ** [dis'pyti] : [***disputaff*** 1499] vb. ; Disputer

**Neantelliñ, an eil zo 'tiskariñ egile, ma-keres, 'tisput' egile** : Casser, l'un rabaissant l'autre, si tu préfères, disputant l'autre *(Skrigneg)*

**DISSARDORN / DESSADORN** [(d)i'sɑ:dɔrn] [(d)i'sɑ:rn] [de'sɑ:d(ɔr)n] [(d)e'sɑ:rn] : [***desadorn*** XVI[e]] ad. ; (ce) Samedi (qui vient)

✗ *cf.* : ***sadorn***

**Ha 'h et d'o(be)r jistr di, 'benn 'issa'rn 'h et d'o(be)r ho chistr neu'n ?** : Et tu y vas faire du cidre, samedi tu vas alors faire ton cidre ? *(Kareis)* ; **Ha ganin oa digoueet an de-all 'e, dessad'n deus an nos, oa teir eur deuh ar mintin oa, 'feñ d'ar sul-vintin kajimant** : Ça m'était aussi arrivé l'autre jour, samedi soir, il était trois heures du matin, enfin quasiment le dimanche matin *(Brennilis)* ; **Feus kemed mond d'i gaoud ha goull digantoñ ha feus**

**kemed mond benn 'issadorn ahe, d'ar sadorn an-hin(i) hezh 'n-hini vé ahe his-se** : Tu n'as qu'à aller le trouver et lui demander et tu n'as qu'à aller samedi là, c'est le samedi qu'il est là *(Skrigneg)*

➢ **A-benn dissadorn penn-suzhun** : Samedi en huit ; **Mond a ri d'an eured 'benn 'issadorn penn-su'n Jañ-Mari ?** : Tu viendras à la noce samedi en huit Jean-Marie ? *(Skrigneg)*

**DISSUL / DESSUL** [(d)i'sy:l] [de'sy:l] : [***diczul*** 1499] ad. ; (ce) Dimanche (qui vient)

✗ *cf.* : ***sul***

**Eo ! Da Bluskelleg (a-)benn dissul** : Si ! À Plusquellec dimanche prochain *(Karnod)* ; **Ar fest-noñs so 'benn 'issul !** : Le fest-noz est dimanche ! *(Skrigneg)*

➢ **A-benn dissul-all** : Dimanche dernier ; **'Benn dissul-all oan 'tond deus an Auvergne** : Dimanche dernier je revenais d'Auvergne *(Skrigneg)*

**DISTAFIÑ** [dis'tafə] : vb. ; Déboucher (une bouteille)

✗ *syn.* : ***divouchoniñ***

**Distafet oa ar voutailhad-chistr** : La bouteille de cidre était débouchée *(Brennilis)*

**DISTAGAÑ** [dis'tɑ:gə] : [***distaga*** 1659] vb. ; Décocher / Décoller / Détacher / Larguer (jet, pet...)

✗ *cf.* : ***stagañ***

◆ Décocher ; **Distaget na ur gast'ennad gantoñ** : Il lui avait décoché une mandale *(Kareis, Rostrenn)*

◆ Décoller ; **(E)vid distagañ hezh deus ar seier ?** : Pour le décoller du sac ? *(Lokmarïa)* ; **Distaget ur meurb deuh ar voger, koueet war an douar hag heñ na gleet 'h o(be)r un drous, toud ar *vaisselle* torr(e)t 'barzh** : Un meuble décollé du mur, tombé sur le sol, il fit un bruit, toute la vaisselle cassée à l'intérieur *(Brennilis)*

◆ Détacher ; **Distagañ ar be(g)el** : Détacher le cordon ombilical *(Kleden)* ; **Hag oa distaget ar senturenn din** : Et on me détacha ma ceinture *(Berrien)* ; **Hag a houzh vije distaget da zond er-maes deuh ar c'hrow** : Et on la détachait pour qu'elle sorte de la crèche *(Skrigneg)* ; **Me zo amañ pell-zo, amañ basse den e-bed ha den e-bed na zistag aha(n)on !** : Je suis là depuis longtemps, ici il ne passe personne et personne ne me détache ! *(Skrigneg)* ; **Ha ma ket distaget ar c'herseg diwar ar c'harr na mann e-bed (aha)naon** : Et je n'avais pas détaché le cheval de la charrette ni rien *(Speied)* ; **Ba-kreis ar c'ha(rr)di dé ho(r)tos lar vis(e) bet distaget ha liberet deus ar limon** : Au milieu de la remise à attendre qu'on le détachât et qu'on le libérât du limon *(Kleden)* ; **Med neñ pé teue braw an amzer da-houde vise red distag ar re-he toud ha lak anê war ar park da sec'hañ (a)darre (a-)raog dond en-dro** : Mais alors quand ensuite le temps redevenait beau il fallait tous les détacher et les faire sécher dans le champ de nouveau avant de revenir *(Plouïe)*

◆ Larguer (jet, pet...) ; **Heñw na distaget ur sklissadenn ene ba plass ar gwign** : Il y avait largué un jet de chiasse à la place de la brioche *(Plonee)*

**DISTAMANTAÑ** [distɑ̃'mɑ̃ntə] : vb. ; (Réagir / Parler) sans ménagement

**Distamantet meus anaoñ** : Je lui avais parlé sans ménagement *(Plonee)* ; **Distamantet ma an dra-he daoñ** : Je lui avais dit ça sans le ménager *(Plonee)*

**DISTAN** [ˌdis'tɑ̃.n] : [***distan*** 1912] ad. ; Refroidi (fig.)

✗ *cf.* : ***tan***

**Distan vo an de un tamm** : Le temps sera un peu refroidi *(Plonee)* ; **Bet chomet 'e distan un tamm war-lerc'h an dra-s(e) !** : Ça m'a aussi un peu refroidi après ça *(Lokarn)*

**DISTANAÑ** [dis'tɑ̃:n(ə)] : [***distana*** 1732] vb. ; Rafraîchir / (se) Refroidir

✗ *syn.* : *(refroidir)* ***yénañ***

◆ Rafraîchir ; **An a(v)el, hezh a zistan** : Le vent rafraîchit *(Plouïe)*

◆ (se) Refroidir ; **Me zo hond da lak ar soubenn da zistan'** : Je vais laisser la soupe refroidir *(Plouïe)* ; **Ha pé vis(e) tommet-heñw vis(e) tapet dour da daol(añ) war'naoñ, da zistan' (a)naoñ ! Daoñ da sterdañ ar rod petra !** : Et lorsqu'il était bien chauffé, on prenait de l'eau pour jeter dessus, pour le refroidir ! Afin qu'il serre la roue quoi ! *(Kareis)*

**DISTANKAÑ** [dis'tɑ̃ŋk(ə)] : [***distanca*** 1659] vb. ; Désobstruer / Éclaircir (légumes)

✗ *syn.* : *(éclaircir)* ***tanôaad*** ; & *cf.* : ***stankañ***

◆ Désobstruer ; **Daw 'o distank' an hent** : Il faudra désobstruer la route *(Plouïe)* ; **Ya, prajeier ya, me(me)s-mod é, vije lachet an dour 'e ha vije stanket neuhe ha goude vije distanket d'ond war lodenn pep-heñi** : Oui, les prés oui, c'est pareil, on lâchait également l'eau et alors on obstruait et après on désobstruait pour que ça aille sur la parcelle de chacun *(Berrien)*

◆ Éclaircir (légumes) ; **Stanket é ar bitrabes, poent é distankañ (a)nê** : Les betteraves sont trop serrées, il est temps de les éclaircir *(Plouïe)*

**DISTANKER-BOUTAILHOU** [distɑ̃ŋkərbu'ta.ʎu] : n.m. ; Ouvre-bouteille / Tire-bouchon

✗ *syn.* : ***tirbouchon***

**An distanker-boutailhou ba(r)zh-enni** : Le tire-bouchon dedans (la bouteille) *(Skrigneg)*

**DISTAOLER** [dis'to:l(ər)] : [***distauleiñ*** 1732 ; ***distôler*** 1868] vb. ; Rejeter / Flanquer

✗ *syn.* : *(flanquer)* ***plantañ, skoiñ*** ; & *cf.* : ***taoler***

**Distaol (a)naoñ war ar lor-zi** : Le flanquer sur le sol de la maison *(Landelo)*

**DISTANTAÑ** [dis'tɑ̃ntə] : [cf. ? **dantañ**] vb. ; Aérer (la paille du tas, après incendie par ex.)

**Ga krogou mamp distantet ar plous, mad, toud deus ar bern** : Munis de crocs nous avons bien aéré la paille du tas *(Plouïe)*

**DISTARDAÑ / DISTERDAÑ** [dis'tardə] [dis'tɛrdə] : [***distarda*** 1732] vb. ; Desserrer

✗ *cf.* : ***stardañ***

**Pé welent lar ne zivere ket kin, eh beñ vijent disterdet toud hag a vije troc'het deus an dorchenn, diminüet an dorchenn ha troc'het ha hadgwraet a-neve neuhe 'darre !** : Lorsqu'ils voyaient que ça ne s'écoulait plus, eh ben tout était desserré, on coupait du coussin, on le diminuait, coupait et alors on refaisait à nouveaux *(Skrigneg)*

**DISTEÑGED** [dis'tɛ̃:gəd-t] : [cf. ***distinguaff*** 1499] ad. ; Excellent / Excellemment / Chouette(ment)

**Ha 'h ee mad, disteñged** : Et il allait bien, à merveille *(Poullaouen)* ; **An teil zo disteñged 'e** : Le fumier est excellent également *(Poullaouen)*

**DISTENNAÑ** [dis'tɛnə] : [***distenn(a)*** 1732] vb. ; Détendre

✗ *cf.* : ***stennañ***

**Ah ya sete en-em zistennent** : Ah oui donc ils se détendaient (les tissus) *(Berrien)*

**DISTER** ['dis,tèr] ['dis,ter] : [***dister*** XVI[e]] ad. & n. & épith. devant un subst. ; Brin (de) / Chétif (-ve) / Faible / Insignifiant (-e) / Modeste (sans le sou) / Pauvre (terre) / Piètre / Rabougri (-e)

✗ *syn.* : *(chétif)* ***chimudig, spontet*** *(faible)* ***treut*** *(insignifiant)* ***rañveg*** *(pauvre (terre))* ***berr***

◆ Brin (de) ; **Un dister sukr** : Un brin de sucre *(Laz)*

◆ Chétif (-ve) ; **Hezh zo rañveg (dister ha bihen)** : Il est insignifiant (chétif et petit) *(Plouïe)* ; **Ur plac'h dister-tre ha hanter-glañw** : Une femme très chétive et à moitié malade *(An Uhelgoat)* ; **Un tamm traou dister** ['dis,ter] **a ve laret deuh, 'e, un' ha neus miser** : Une petite chose chétive qu'on dit, également, d'un qui a de la misère *(Laz)*

◆ Faible ; **E(rr)i é dister, uset é** : Il est devenu faible, il est usé *(Skrigneg)*

◆ Insignifiant (-e) ; **Ha neu'n un tamm ferm dister, voa ur ferm ha voa ket penvidig** : Et alors une petite ferme insignifiante, c'était une ferme qui n'était pas très riche *(Plonee)*

◆ Modeste (sans le sou) ; **Tud dister** ['dis,tèr] : Des gens modestes *(Plouïe)* ; **Ar bevañs zo ken kér ha dister ar bêamant** : L'alimentation est si chère et le salaire si modeste *(Poullaouen)* ; **Tud dister-tre, tud ha dalveent ket kalz a dra** : Des gens très modestes, qui ne valaient pas grand-chose *(Plouïe)* ; **Me oa tond mïoc'h deus lec'h oa mïoc'h dister ha chañs mad labourad ouïen o(be)r !** : Moi je venais plus d'un lieu qui était plus modeste, et j'avais de la chance de savoir travailler ! *(Poullaouen)* ; **Pugur ar lesvamm ga(v)e gwelloc'h gwel (a)ha(n)on-me hond ga un' dister** : Puisque la marâtre préférait me voir aller avec un modeste *(Poullaouen)*

◆ Pauvre (terre) ; **Am(añ) hi-m(añ) oa kalz powrr(o)c'h 'vid oa Pleiben ha ga toud ar sekteur-se, med gwelloc'h bro oa 'vi(d) Lokeored ha Braspa(r)s hag a dam yeer 'treusseg ar mene, gou(de)-se oa disterr(o)c'h an douar** : Ici c'était plus pauvre que ne l'était Pleyben et tout ce secteur-là, mais c'était un meilleur coin que Loqueffret et Brasparts et au fur et à mesure que l'on va vers la montagne, après ça la terre était plus pauvre *(Lannedern)*

◆ Piètre ; **Me(d) ar c'hig-te, 'benn-neuhe, vé aet dister a-walc'h** : Mais cette viande-là, pour-lors, est assez piètre *(Laz)* ; **Tou'n dud ouïe walc'h lar vije bet skoan ha dister ar greun** : Tout le monde savait que les graines auraient été atrophiées et piètres *(An Uhelgoat)* ; **An (hi)ni chete keme(d) ur sailhad-dour, vij(e) ket gouïet kalz lar nije laket ! Med beañ zo lod na c'hoant d'ogmantiñ c'hoazh ha neuhe oa distèr 'hat ! Ar jistr-te, deuh ma lake** : Celui qui ne jetait qu'un seau d'eau, on ne savait pas vraiment qu'il en avait mis ! Mais il y en certains qui voulaient encore augmenter, il était alors piètre ma foi ! Ce cidre-là, selon ce qu'il mettait *(Skrigneg)*

◆ Rabougri (-e) ; **Dister ar wênn-avalou** : Le pommier est rabougri *(Plouïe)*

➢ **Be dister an traou ga *udb.* ba'r c'hreis** : Être tout chétif à l'intérieur ; **Lod vé dister an traou gante ba'r c'hreis, me droc'h ar re-he goude hag ar re vé e(rr)i disec'het da veañ suprimet 'è** : Certains sont tout chétifs à l'intérieur, après je les coupe et ceux qui sont desséchés sont à supprimer également *(Skrigneg)*

➢ **Be dister war e labour** : Travailler avec peu de rendement ; **Ar re-he zo dister war o labour, 'h eent ket da raog kalz war ar labour, hezh zo ur rus-botes !** : Ils travaillent avec peu de rendement, ils n'avançaient pas beaucoup dans leur travail, c'est un traîne-savates *(Plouïe)*

➢ **Kompren un dister** : Comprendre quelques bribes ; **Kompren a ra un dister** ['dis,tèr] : Elle comprend quelques bribes *(Lannedern)*

➢ **Un dister + *ano pl.* bennaket** : Quelque peu de + *n. pl.* ; **Un dister bihen e-tu m(e)nneg** : Un tout petit quelque peu de sarrasin *(Laz)*

➢ **Un dister (dra) a vank daoñ** : Il a un grain / Il lui manque une case *(Plouïe)*

➢ **Un disterrañ** : Un petit rien / Le moindre ; **Pé ne voa ket echüet vije d'ond en-dro an devezh war-lerc'h, petram ma jomeè un disterrañ vije gwraet sur, med ar mod-all : Nann** : Lorsque ce n'était pas terminé, on

avait à retourner le jour d'après, ou-bien s'il restait un petit rien on retournait certainement, mais sinon : Non *(Pleiben)*

**DISTERRAAD** [distɛ'rɑ:d-t] : [***disteraat*** 1659] vb. ; (s') Affaiblir / (s') Altérer / (s') Amoindrir / Déchoir / Dépérir / Diminuer (en qualité)

✗ *cf.* : ***distruj***

◆ (s') Amoindrir ; **Disterreet é, skañweet é** : Il est amoindrit, il est allégé *(Plouïe)*

◆ Diminuer ; **Dishilitañ ra, dishilitet é, disterreet ma'keres** : Il décline, il est décrépi, diminué si tu préfères *(Plouïe)*

**DISTOIÑ** [dis'toj] : [***distôi*** 1850] vb. ; Découvrir (toit)

✗ *cf.* : ***tôenn***

➢ **Distôet é ar c'hrow-moc'h** : Il y a eu une naissance (mot-à-mot : Découverte est la soue) *(Skrigneg)*

**DISTOKAÑ** [dis'tɔkə] : [***distokan*** 1931] vb. ; Décoller du sol / Rembarrer

✗ *syn.* : *(décoller du sol)* ***dibouesañ*** *(rembarrer)* ***kass da vale, taol da vale…***

◆ Décoller du sol ; **Distok da rewr alesse, astud !** : Lève ton cul de là, minable ! *(Poullaouen)*

◆ Rembarrer ; **An den yowank-se neus distoket e gamarad** : Ce jeune homme-là a rembarré son camarade *(Plouïe)*

➢ **Distokañ deus an douar** : Décoller (les pieds) du sol (en marchant) ; **Hezh zistok deus an douar** : Il lève bien les pieds en marchant *(Plouïe)* ; **Digoueet oa ur gouwad-a(v)el ! Paotr ! Distoket (a)nèoñ deuh an douar** : Il arriva une bourrasque ! Mon gars ! Il fut décollé du sol *(Landelo)*

**DISTONIÑ** [dis'tɔ̃:ni] : [***distoni*** 1659] vb. ; Résonner (comme dans une église)

✗ *cf.* : ***ton***

**Distoniñ ra amañ !** : Ça résonne ici *(Kergrist)*

**DISTOUPAÑ** [dis'tup(ə)] : [***distoubañ*** 1992] vb. ; Détouper

**Pé voa gall(et) distoup ar vazhoulenn** : Lorsqu'il fut possible de détouper le battant de cloche *(Plonee)*

**DISTOUVAÑ** [dis'tu:və] : [***distouva*** 1659] vb. ; Déboucher

✗ *cf.* : ***divouchoniñ, stouv***

**Paotr ar c'hazh-porn zistouve ket mad toull ar vatezh** : Le gars de la curette ne débouchait pas bien le trou de la chambrière *(An Uhelgoat)*

**DISTREMPAÑ** [dis'trɛ̃mpə] : [***distrempaff*** 1633] vb. ; Délayer (soupe, bouillie, farine, lessive…) / Détremper / Diluer / Reposer (cuisine) / Tremper (être mouillé (-e))

✗ *cf.* : ***diloaiiñ, trempañ***

◆ Délayer ; **Distrempet é ar youd** : La bouillie est délayée *(Plouïe)* ; **Hag a zistrempon 'naoñ ha pa vé 'virviñ diwarnoñ neuhe a lakon an dra-he ba'h ar sac'h, pa mé distrempet 'naoñ a lakon 'naoñ blam da sesissiñ 'naoñ** : Et je le délaye et lorsque ça bout en surface je mets ça dans un sac, lorsque je l'ai détrempé, je le mets pour le saisir *(Skrigneg)*

◆ Détremper ; **Hag a vije munudet, neuhe dreilhet ha taolet dour war'naoñ da blam da zistrempañ 'nê** : Et alors on concassait, on hachait et jetait de l'eau dessus pour les détremper *(Skrigneg)* ; **Distrempet ga dour ha gwinizh-tu ha red vije lak anaoñ da bifiñ pad un noñs(v)ezh 'è ! Daoñ da drenk un tamm** : À détremper avec de l'eau et du sarrasin et il fallait aussi le laisser cailler pendant une nuit ! Pour qu'il s'acidifie un peu *(Skrigneg)*

◆ Diluer ; **An ampes, mé-keres, a vé distrempet barzh dour klou(a)r** : L'empois, si tu préfères, était dilué dans de l'eau tiède *(Skrigneg)*

◆ Reposer ; **Leusk an toas da zistrempañ** : Laisser reposer la pâte *(Poullaouen)* ; **Me zo 'hond da zistrempañ ar soubenn** : Je vais mettre la soupe à reposer *(Plouïe)*

◆ Tremper ; **Distrempet é e zilhad** : Ses vêtements sont complètement trempés *(Plouïe)*

**DISTRIBILH** [dis'tri:biʎ] : ad. ; En suspens (cf. **istribilh**)

**DISTRIBÜIÑ** [distri'by:i] : [***distribuaff*** 1499] vb. ; Distribuer

**Med pigur mamp ket sort e-bed, ar re-s(e) vis(e) distribüet toud deuzhtu** : Mais puisque nous n'avions rien, ils étaient, de suite, distribués *(Kergloff)* ; **Ar rotïou hag ar c'hoteletou ha tou'n dra-he, an dra-he vije distribüet ba kêr** : Les rôtis et les côtelettes et tout ça, on distribuait ça dans le village *(Berrien)*

**DISTRO** ['di,stro] : [***distro*** 1499] n.f. (pl. **-iou** [di'stroju]) ; Détour / (de) Retour

✗ *syn.* : ***dizro, en-dro*** ; & *cf.* : ***tro***

◆ Détour ; **N'é ket mann sur e-bed, mann parfed e-bed na vé kime klask troiou ha distroiou ha n'ounn ket petra** : Il n'est sur de rien, rien n'est jamais parfait il ne fait que des tours et des détours et je ne sais quoi *(Plouïe)*

◆ (de) Retour ; **Ho kwas zo distro d'ar gêr** : Votre mari est de retour à la maison *(Lokmarïa)*

**DISTROIÑ / DISTREIÑ** [dis'trɔj] [dis'trɛj] : [***distreiff*** 1499] vb. ; (se) Retourner

✗ *syn.* : ***dizroiñ*** ; & *cf.* : ***troiñ***

**Ha houm(añ) neuhe nôa bet añwn ah(e), 'n heñi yowank ha hi distroiñ war'naon** : Et là elle (vache) eut alors peur, la jeune et elle se retourner sur moi *(Laz)* ; **Lod vise 'hond d'o(be)r owen d'an dud ar mod-se pé visent war an hent surtoud, amañ gi-mañ 'hond da zistreiñ d'ar gêr…** : Certains allaient faire peur aux gens comme ça lorsqu'ils étaient sur la route surtout, ici-même en retournant à la maison… *(Ponvel)*

➢ **Distroiñ da souiñ** : Se retourner en arrière ; **Ha 'n tamm heñi-gozh fall neuhe 'tistroiñ da souiñ !** : Et cette vieille saleté qui alors se retourne en arrière ! *(Laz)*

**DISTRONKAÑ** [dis'trɔ̃ŋkə] : [***distronqua*** 1659] vb. ; Essanger

**Med pé vise erc'h, mamm 'h ee, d'ar yow 'h ee da gann(añ) an dilhad, deus ar beure 'h ee da zistronkañ 'nê** : Et lorsqu'il neigeait, maman allait, le jeudi elle allait laver le linge, elle allait le matin l'essanger *(Karnod)* ; **Pé teue d'ar yêr, visent laket da virviñ ! Raog kreis-te, p(a) oa bet 'tistronkañ 'nê, zebe hi lein ha goud(e) 'h ee da riñsañ 'nê pé nïent bervet** : Lorsqu'elle venait à la maison, elles les mettaient à bouillir ! Avant-midi, lorsqu'elle était allée les essanger, elle mangeait son dîner et après elle allait les rincer lorsqu'ils avaient bouillis *(Karnod)* ; **Nann, distronkañ (a)nê vise war ar min, war-lerc'h pé vïegn trampet ha tenn(et) an traou lous deusoute un tamm vïegn lak(et) ba'r lessiveus da virviñ** : Non, on les essangeait sur la pierre, ensuite lorsqu'ils étaient mis à tremper, on enlevait un peu la crasse, on les faisait bouillir dans la lessiveuse *(Kareis)*

**DISTROÑSAÑ** [di'strɔ̃sə] : [***distronsa*** 1895] vb. ; Retourner (un ongle) / Retrousser

✗ *syn.* : ***troñsañ***

◆ Retourner (un ongle) ; **Koueet é vobilèt hag e visïed diwar un' deus e zoworno(u) ha na gwïet toud, distroñset-toud e ivinou** : Sa mobylette tombée et les doigts d'une de ses mains il les avait tout tordus, ses ongles étaient tout retournés *(Plouïe)*

◆ Retrousser ; **Ur boutou-koat bouret gad ur beg hir distroñset** : Une paire de sabots rembourrée au bout long retroussé *(An Uhelgoat)* ; **A(v)el zo da zistroñsañ an deliou, damaig vo glô** : Il y a du vent qui retroussent les feuilles, tout à l'heure il va pleuvoir *(Plouïe)*

**DISTROPAÑ** [dis'trɔ̀pa] : [***distropa*** 1659] vb. ; Dégager ce qui a été coupé à la (faucille / faux)

✗ *cf.* : ***falc'h, falz***

**Un' pe zow (é) tistropañ war o lerc'h, un'-all 'h eren** : Un ou deux dégageant ce qui a été coupé derrière eux, un autre les liant *(Poullaouen)* ; **Dow zevezh-arad, toud na troc'het 'nê ga'r valc'h hag ar valz ha na distropet mechañs hag ar reñ-he vênt ket ereet hañ ! Ar gwinizh-tu vênt ket ereet ha renkes lakad 'nê mo(d)-se 'n o sa(w) !** : Un hectare, il l'avait tout coupé à la faux et à la faucille et il avait sûrement dégagé à la faucille, on ne le liait pas hein ! Le sarrasin n'est pas lié et tu dois le mettre debout comme ça ! *(Ar Fouillez)*

**DISTROUGAÑ** [di'stru:gə] : vb. ; Assainir / Rendre inoffensif (-ve)

✗ *cf.* : ***droug***

**Diskrapet an dres ha distrouget ar c'hleuñ** : Les ronces arrachées et le talus assaini *(An Uhelgoat)*

**DISTROUILH** ['distruʎ] : [***distrouilh*** 1970] ad. ; Insalissable / Pas salissant

**Ya, ur saro distrouilh** : Oui, un sarrau insalissable *(Skrigneg)* ; **Me meus laket hemañ venoñs, kar distrouilh é** : J'ai mis celui-ci aujourd'hui, car il est insalissable *(Skrigneg)* ; **Me ma dilhad damait 'e, distrouilh 'e, med cheñchet meus 'nê 'vid dond** : Tout à l'heure j'avais également des vêtements, également insalissable, mais je les ai changés pour venir *(Plouïe)* ; **Ar re-gozh a lake ur saro brizh, oa distrouilh ! Oa fleurissed pe barrenned, mesked** : Les anciennes mettaient un sarrau marqueté, c'était pas salissant ! C'était fleuri ou rayé, mêlé *(Skrigneg)* ; **Ah ya ! Med ya, med lakad dilhad ha n'eint ket re sklêr zo distrouilh, goude vent lous vé ket gwelet** : Ah oui ! Mais oui, mais mettre des vêtements qui ne sont pas trop clairs ce n'est pas salissant, même s'ils sont sales ça ne se voit pas *(Skrigneg)*

**DISTRUJ** ['dis,tryʒ-ʃ] : [***distruget*** 1499] ad. ; Défait (-e) / Détruit (-e)

✗ *cf.* : ***disterraad***

**Distruj 'ha ! E(rr)o é maes deuh e dilhad !** : Défait ma foi ! Il en est arrivé à flotter dans ses vêtements ! *(Kolloreg)*

**DISTRUJAÑ / DISTRUJU** [dis'try:ʒ(ə/y)] : [***distrugaff*** 1499] vb. ; Détruire / Éliminer / Éradiquer / Supprimer

✗ *syn.* : *(détruire)* ***drailhañ, fresad, pilad, lipad*** *(supprimer)* ***suprimañ***

◆ Détruire ; **Ar biskidi zo bet distrujet (a)boe ar *remembrement*** : Les bouts courts (dans les champs) ont été détruits depuis le remembrement *(Poullaouen)* ; **Mar vé ar vresel, Brest zo ur gêr hag a zo gelvet da veañ bet distrujet** : S'il y a la guerre, Brest est une ville appelée à être détruite *(Berrien)* ; **Ar louseier vé laket bremañ war an douarou zistruja toud an traou-se !** : Les traitements qu'on met de nos jours sur les terres détruisent tout ça ! *(Sant-Nigouden)*

◆ Éradiquer ; **Oh ! Med beañ zo c'hoazh ! N'int ket bet distrujet toud !** : Oh ! Mais il y en a encore ! Elles n'ont pas toutes été éradiquées ! *(Sant-Nigouden)* ; **Oyow ! Houzh oa e(rr)o sterd da zistruju blam a'h ee don ba'n douar hag a na gwrïou tew-mat ahe his-se ha pé jome un tamm deusoute c'hoazh, ar re-he groge**

**(a)darr(e) !** : Oyow ! Elle était devenue dure à éradiquer parce qu'elle allait profondément dans la terre et qu'elle avait de bonnes grosses racines là comme ça et lorsqu'il en restait encore un peu, elles reprenaient ! *(Plouïe)*

◆ Supprimer ; **Med d'ar mar(e)-s(e) ar br(o)en vis(e) distrujet ba'r prajeier, ar re-gozh lakè ludou, ludou-tan** : Mais à cette époque on supprimait le jonc dans le pré, les vieux mettaient de la cendre, de la cendre du feu *(Kleden)*

➢ **En-om zistrujañ** : Se suicider ; **'N-om zistrujañ na gwraet heñw** : Il s'était suicidé *(Kolloreg)*

**DISUIT** ['diˌzɥid-t] : [***disuit*** 1924] ad. ; Incohérent (-e) / Insensé (-e)

**Kaojou disuit, heb penn na rèr** : Des paroles incohérentes, sans queue ni tête *(Poullaouen)*

**DISUMO** [diz'yːmo] : vb. ; Dépoussiérer

✗ *syn.* : ***diboultrennañ***

**Humenn zo war an daol, poent é disumo** : Il y a de la poussière sur la table, il est temps de dépoussiérer *(Kergrist)*

**DISVEGAÑS** [dizvegɑ̃z-s] : n.f. ; Opprobre / Déshonneur (cf. **dismegañs**)

**DISVLEVAÑ** [dis'vlɛːvə] : [***disvlevi*** 1867] vb. ; Arracher les cheveux

✗ *syn.* : ***divlevañ***

**DISVOUELLIÑ** [diz'vwɛlə] : [***disvouzelliñ*** 1977] vb. ; Étriper

**An tour deuh an ilis oa aet ba e bouellou dèoñ hag disvouellet anèoñ ma peus c'hoant** : Il s'enfonça le clocher de l'église dans les boyaux, il fut étripé si tu veux *(Landelo)*

**DISWEL** ['disˌvɛl] : [***disgwel*** 1876] ad. ; Hors de la vue

**DIV-** : peut provenir soit de **di + b…** (ex. **diverañ** : **di + berañ**)**, di + m…** (ex. **divag** : **di + mag**) ou-bien encore **di + f…** (ex. **divresañ** : **di + fresañ**)

**DIVAC'H** ['diːvəx-h] : [***diuach*** 1499] n.f. ; Croc à deux dents / Tire-fumier

✗ *syn.* : ***bac'h, krog*** ; & *cf.* : ***bazh-krog***

**Hag oa kass tei(l) war an divac'h just a-walc'h** : Il envoyait le fumier sur le croc justement *(Skrigneg)* ; **N'eus sort e-bed warnoñ kin, on prest ga ma divac'h** : Il n'y a plus rien du tout dessus, je suis prête avec mon croc *(Skrigneg)* ; **Na plant(et) an divac'h ba e votenn ha touchet ba i votes kaoutchou** : Il avait enfoncé le croc dans sa botte et touché dans sa botte en caoutchouc *(Skrigneg)* ; **Ma ! Me meus poan ba ma zroad, ma'hat meus piket (a)naoñ (e)n-ur gargañ teil ga'n divac'h !** : Eh bien ! J'ai mal à mon pied, je l'ai probablement piqué en chargeant le fumier avec le croc *(Skrigneg)* ; **Houzh ar ree 'e gad an divac'h pe gad ur c'hrog ha vije gwraet un horzenn deusoute just, med red vije eren 'nèi 'e** : Elle utilisait aussi le tire-fumier ou le croc et on en faisait juste des gerbes, mais il fallait la lier *(Berrien)* ; **Sete bremañ meus keme(d) un taol divac'h da reiñ a-hed hag a-dreus ha passeal goude ar rastell-houarn warnoñ hag on prest da hadañ !** : Et donc maintenant je n'ai qu'un coup de croc à donner en long et en travers et passer ensuite le râteau de fer dessus et je suis prête à semer ! *(Skrigneg)*

**DIVADOWIÑ / DIVADORIÑ** [diva'dɔwə] [diva'dɔːri] : [***divadaoui*** 1931] vb. ; Désenivrer / Émerger (se réveiller) / Reprendre connaissance

✗ *syn.* : *(désenivrer)* ***dibenturiñ, difentiñ, diveviñ*** *(reprendre connaissance)* ***divorfilañ*** ; & *cf.* : ***divunañ***

◆ Désenivrer ; **Ma ves mew un tamm ha pa teues 'darre barzh da bosissïon, vé laret « divadoret é »** : Si tu es un peu saoul et que tu reviens à ton état normal, on dit que « il est désenivré » *(Skrigneg)*

◆ Émerger ; **'Benn-neuhe hïe bet amzer da zivadoriñ !** : Pour-lors tu avais eu le temps d'émerger *(Skrigneg)*

◆ Reprendre connaissance ; **É tivadowiñ (e)ma** : Il reprend connaissance *(Poullaouen)*

**DIVAG** ['diˌvag-k] : [***divaq*** 1723] ad. ; Mal nourri (-e) / Efflanqué (-e)

✗ *syn.* : ***treut*** ; & *cf.* : ***magañ***

**Un dèn divag** : Une personne mal nourrie *(Kergrist)* ; **Ur bugel divag** : Un enfant mal nourri *(Poullaouen)*

**DIVAHAÑGN** [di'vahɑ̃ɲ] : [***divahaign*** 1732] ad. ; Non estropié (-e) / Valide

✗ *cf.* : ***yac'h***

**Bugale divahañgn** : Des enfants valides *(Poullaouen)*

**DIVALO** [di'vɑːlo] : [***dyualau*** 1530] ad. & interj. ; Désagréable / Laid (-e) / Lent et maladroit (-e) / Moche / Sale (temps) / Vilain (-e) / Vulgaire (-ment) / & interj. Boudin !

◆ Désagréable ; **Ar stumm ma ka(v)et divalo** : C'est la manière que j'avais trouvée désagréable *(Poullaouen)*

◆ Laid (-e) ; **N'eus ket divalooc'h (e)vitoñ** : Il n'y a pas plus laid que lui *(Poullaouen)*

◆ Lent et maladroit (-e) ; **Divalo da labourad** : Lent et maladroit au travail *(Poullaouen)*

◆ Moche ; **N'é ket re divalo** : Ce n'est pas trop moche *(Poullaouen)* ; **Nann, med dishéñvel, pass divalooc'h** : Non, mais différent, pas plus moche *(Skrigneg)* ; **An dud n'ouzont ket just a-walc'h pe é braw pe divalo, med pé veh ket 'vel toud an dud...** : Les gens ne savent justement pas si c'est beau ou moche, mais quand tu n'es pas comme tout le monde... *(Skrigneg)*

◆ Vilain (-e) ; **Heñ na gwraet kemend-all ar voar, kemend-all traou divalo, na dispignet toud e arc'hant ha toud e fortun !** : Il avait tellement fait la foire, tant de vilaines choses, il avait dilapidé tout son argent et toute sa fortune ! *(Lokered)*

◆ Vulgaire ; **Ur brammer-kaoc'h, ur penn-bras divalo !** : Un péteux à la con, un vulgaire gros bonnet ! *(Skrigneg)*

◆ Vulgairement ; **Hezh gaosev divalo** : Il parle vulgairement *(Poullaouen)*

◆ & Boudin ! ; **Eh, divalo !** : Eh toi le boudin ! *(Poullaouen)*

➢ **Amzer divalo** : Sale temps ; **Divalo an amzer** : C'est un sale temps *(Skrigneg)*

➢ **Gwisket divalo** : Mal sapé ; **Pa vé gwisket divalooc'h 'vid ar re-all ?** : Quand il est plus mal sapé que les autres ? *(Plouïe)*

➢ **Ober divalo da *ub.*** : Mal agir envers *qqn.* ; **Gwraet meus divalo daoñ** : J'ai mal agi envers lui *(Poullaouen)*

**DIVARMOUSIÑ** [divar'mu:zə] : vb. ; Coupailler

✗ *syn.* : ***chakailhañ*** ; & *cf.* : ***dizrailhañ, troc'hañ***

**Peus ket gwraet (ne)med divarmousiñ ma ble(w) din !** : Tu n'as fait que me coupailler les cheveux *(Kergrist)*

**DIVÊD** [di'vɛ:d-t] : [***diuezat*** 1499] ad. ; Arriéré (-e) / En retard / Tard / Tardif (-ve) / Tardivement

◆ Arriéré (-e) ; **Ar re-he zo divêd un tamm** : Ils sont un peu arriérés *(Plouïe)*

◆ En retard ; **Divêd oun fenoñs** : Je suis en retard aujourd'hui *(Skrigneg)*

◆ Tard ; **Kouke(d) divêd** : Se coucher tard *(Lannedern)* ; **Deus an hañw, 'vel-just, viser divêd 'labour(a)d** : L'été, bien sûr, on travaillait tard *(Lannedern)* ; **A-bred deus ar mintin ha divêd deus an abard'hê sur !** : Sûrement tôt le matin et tard le soir ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! Divêd é ! Me ga(v)e diñ oamp abretoc'h !** : Oh ! Il est tard ! Je pensais qu'il était plus tôt ! *(Skrigneg)*

◆ Tardif (-ve) ; **Hag an dra-he zo divêd-tre !** : Et c'est très tardif ! *(Skrigneg)* ; **An dra-he zepand ! Pudur ba ar patates, houzoh walc'h, so lod hag a zo a-bred ha lod ha' zo divêtoc'h** : Ça dépend ! Puisque dans les patates, vous savez bien, il y en a certaines qui sont hâtives et d'autres qui sont plus tardives *(Skrigneg)*

◆ Tardivement ; **Un' oa ba'n Nestravel ahe a denne an divêtañ, heñw na bet gwraet ba ur prad, na ka(v)et mouded mad barzh ha nise werzhet d'an dud** : Il y en avait un là, à Nestavel, qui extrayait le plus tardivement, il avait fait dans un pré, il y avait trouvé de la bonne tourbe et l'avait vendue aux gens *(Brennilis)*

➢ **A-bred pe divêd** : Tôt ou tard ; **Traou boutin a-bred pe divêd jech jeu** : Les choses communes attirent tôt ou tard la discorde *(Poullaouen)*

➢ **Be tapet divêd** : Avoir pris du retard ; **Tapet é divêd gad he labour** : Elle a pris du retard dans son travail *(Plouïe)* ; **Ya, me(d) tapet oun divêd ha forzig traou meus d'o(be)r !** : Oui, mais j'ai pris du retard et j'ai pas mal de choses à faire ! *(Skrigneg)*

➢ **Divêtoc'h** [di'vɛtɔh] **/ Divêtac'h** [di'vɛtah] : Plus tard ; **Kouske(d) divêtoc'h** : Se coucher plus tard *(Lannedern)* ; **Mond a rin divêtac'h** : J'irai plus tard *(Berrien)* ; **An dra-he oa kalz divêtoc'h !** : C'était beaucoup plus tard ! *(Skrigneg)* ; **Diwall a zigoueo ket an dra-he ganes divêtoc'h !** : Fais attention à ce que ça ne t'arrive pas plus tard ! *(Skrigneg)* ; **Med matresse divêtoc'h mod-se a teuy traou ba'r saoss** : Mais peut-être plus tard de cette façon on réalimentera la conversation (m-à-m : ... viendra des choses dans la sauce) *(Plouïe)* ; **Pé vise deut ar mar(e)-m(añ), oa divêtoc'h 'vi(d) an dra-m(añ) memes-tra** : Lorsque cette époque-ci arrivait, c'était quand-même plus tard que ça *(Brennilis)* ; **Hezh oa divêtoc'h ga e skol ha oa tri bla warn-ugent a-walc'h oa (a-)benn oa komañs da labourad** : Il était (resté) plus tard à l'école et il avait bien vingt-trois ans quand il commença à travailler *(Skrigneg)*

➢ **Divêtoc'hig** [divɛ'tɔhig-k] : Un peu plus tard

➢ **Gwelloh re a-bred evid re divêd** : L'avenir appartient à ceux qui se lèvent tôt (mot-à-mot : Mieux vaut trop tôt que trop tard) *(Plouïe)*

➢ **Re divêd / Re zivêt** : Trop tard ; **Ha re zivêt môa laket 'nê** : Et je les avais mises trop tardivement (carottes) *(Laz)* ; **Ah ! C'hwi zo kalz re divêd !** : Ah ! Vous êtes beaucoup trop tard ! *(Skrigneg)* ; **C'hwi peus goull(et) aha(n)on re divêd** : Vous m'avez demandé trop tard *(Kleden)* ; **Ha (a-)benn oan digoueet, neuhe on digoueet un tammig re divêd** : Et au final j'étais arrivé, je suis alors arrivé un petit peu trop tard *(An Uhelgoat)* ; **Daon ! N'out ket re divêd ahe, an dud so 'lakad patates bremañ 'e** : Dam ! Là tu n'es pas trop tard, les gens sont aussi en train de planter les patates *(Skrigneg)* ; **Re divêd oc'h deut da glask aha(n)on, n'on ket (e)vid pareiañ (a)ha(no)h** : Vous êtes venu me voir trop tard, je ne peux pas vous guérir *(Berrien)*

➢ **Un dèn divêd** : Un simplet / Un lève-tard ; **Un dèn divêd, sterd da sevel** : Un lève-tard, difficile à faire se lever *(Lokmarïa)*

**DIVEGAÑ** [di've:gə] : [***divega*** 1732] vb. ; Épointer / (s') Écrêter

✗ *cf.* : ***beg***

◆ (s') Écrêter ; **Divegañ ar bern** : Écrêter le tas *(An Uhelgoat)*

◆ Étêter ; **Ha diveget ar pezh a vije dru diwar-horr(e) ar lann ha drailhet d'ar c'heseg ba'n drailhéres-lann** : Et ce qui était dru était étêté de l'ajonc et haché pour les chevaux dans la broyeuse d'ajonc *(Ar Fouillez)*

**DIVEINAÑ** [di'vɛjnə] : [***divæina*** 1731] vb. ; Épierrer

✗ *cf.* : ***men***

**(A-)barzh teuy a-benn an otro-Doue da ziveinañ Berrien ha neuhe da zihañgnañ Poullaouen…** : Avant que Dieu n'arrive à épierrer Berrien, et alors d'assainir Poullaouen *(Landelo)* ; **Ha ma (e)ma kont ar mod-se ba Berrien ! Klask mein (e)maoc'h ?! Eh beñ mein po !! Kar (a-)barzh vo diveinet Berrien ganoc'h…** : Eh ben si c'est comme ça à Berrien ! Vous cherchez des pierres ?! Eh ben des pierres vous aurez !! Car avant que vous puissiez épierrer Berrien… *(Landelo)*

**DIVELC'HWEDIÑ** [divɛ'lhwe:də] : [***divelc'hwediñ*** 1992] vb. ; Détruire les limaces

✗ *cf.* : ***distrujañ, melc'hwed***

**Na po ket kin (ne)me(d) da zivelc'hwediñ ar jerdin** : Tu n'auras plus qu'à débarrasser le jardin des limaces *(Plonee)*

**DIVEMORIÑ** [dive'mɔ:rə] : [***divemori*** 1872] vb. ; Perdre la mémoire / & Être à la masse

✗ *cf.* : ***memor***

**Divemoret é** : Il est à la masse *(Plouïe)*

**DIVENN** ['di:vən] : [***divenn*** 1932] ad. & n.m. ; Aboulique (sans volonté) / Long et ennuyeux / & n.m. ; Aboulie

✗ *syn.* : *(aboulique)* ***heb bolonte*** *(long et ennuyeux)* ***hirvoudus, inouüs, nazed***

◆ Aboulique ; **Un dèn divenn** : Une personne aboulique *(Plouïe)*

◆ Long et ennuyeux ; **Un dra divenn d'ober** : Une chose longue et ennuyeuse à faire *(Plouïe)*

**DIVENN** ['di:vɛn] : vb. ; Défendre / Interdire (cf. **difenn**)

**DIVEO / DIVEAÑ / DIVEOÑ / DIVÉ** [di'vɛw] [di'vè:ə] [di'vẽ:[5]] [di've:] : [***divezaff*** 1499] ad. superl. ; Dernier (-e)

✗ *cf.* : ***-all***

**Ar foar diveo deus ar bla** : La dernière foire de l'année *(An Uhelgoat)* ; **Ha sell oa hanter-kant la 'benn oa ganet hi merc'h diveoñ** : Elle avait donc cinquante ans quand sa dernière fille fut mise au monde *(Skrigneg)* ; **Amañ echuer d'o(be)r ar su'n diveoñ, gomañser ba'n heñi kentañ war-lerc'h** : Ici on finissait de faire la dernière semaine et commençait dans la semaine qui suivait *(Ponvel)* ; **Hag (e)n-or zond 'biou ti-Bernard ba-bord ar c'hanol ahe gis-s(e) 'h aret Yves dé ev(o) un' diveo ga Marcel** : Et en passant près de la maison de Bernard au bord du canal, là comme ça, Yves s'arrête pour boire un dernier avec Marcel *(Kleden)*

➢ **An diveañ hini** : Le (/la) dernier (-ère) ; **An diveañ hi' oa hezh ha goude meus ket bet gwraet !** : C'était la dernière (maison) et après je n'ai pas (plus) fait ! *(Skrigneg)* ; **Ha an diveañ hi' meus gwel(et) o(be)r a oa barzh ti Marianna Masson barzh Pellen** : Et la dernière que j'ai vu faire, c'était chez Marianne Masson au Pellen *(Skrigneg)*

➢ **Ar penn-divé deus ur ger** : La désinence d'un mot ; **Hag an « Nac'h- » zo ur lodenn deus ar ger manac'h, ar penn-divé deus ar ger manac'h** : Et le « nac'h » est une partie du mot « manac'h », la désinence du mot « manac'h » *(Lennon)*

➢ **Da ziveo** : Dernièrement / En dernier ; **Ha da ziveo, pé é deut** : Et dernièrement, lorsqu'il est venu *(Lokmarïa)* ; **Ga ma mamm-gozh on bet sa(v)et, da zivé** : J'ai été élevé par ma grand-mère, en dernier *(Brennilis)* ; **Bet oa bet un' 'lakad larssou 'vïe d(a) zivé** : Y en a eu un dernièrement qui était allé mettre des collets *(Speied)* ; **Sete ar mevelien oa (iv)e, ar re-yowank oa deuhoute, da basseal 'e da zivé !** : Il y avait donc aussi les domestiques, les jeunes d'entre eux, à passer également en dernier ! *(Plonee)* ; **Goude ma passeet an dra-he ha laket ur bann'h koagn barzh da ziveo** : Après j'ai passé tout ça et j'ai mis un peu de crème dedans en dernier *(Skrigneg)* ; **Eo ! Da ziveo vije gwraet mo(d)-se, me(d) digentañ vije ket d'an owen a boaheche ket !** : Si ! En dernier on faisait comme ça, mais pas au départ de peur qu'il ne cuise pas ! *(Skrigneg)* ; **Pugur ma mïe skôet gati petram ma vïen aet d'essêo dressañ 'nèi ma'hat mïe tapet ! Kar da ziveo oa nintra d'o(be)r gantoñ ! Set ar mod-se 'ha…** : Puisque si je l'avais frappée voire essayé de la dresser, j'aurais probablement pris cher ! Car sur la fin on ne pouvait rien faire de lui ! Donc voilà ma foi… *(Plonee)* ; **Da zivé oa-ñw war-droad c'hoazh, vise 'pourmen war an hent ! Oa diw vazh gantoñ 'e ha hezh a blije daoñ gwel piw vis(e) 'hond 'biou** : En dernier il était encore à pied, il se promenait sur le chemin ! Il avait aussi deux bâtons et il aimait voir qui passait à côté *(Plouïe)* ; **Be zo lod, ba kêr amañ gi-mañ da ziveañ, ar re-he vise o zri ba'n oferenn beb sul ha beb heñi d'e dro da bêo ur chopinad, hègn dap beb chopinad ar mod-se** : Certains, au village ici-même dernièrement, ils étaient tous les trois à la messe chaque dimanche, et chacun leur tour ils payaient un coup, ils prenaient chaque coup comme ça *(Kolloreg)*

➢ **D'un taol divé** : Dernièrement ; **A-raog, amañ 'tre ar Fouilhez hag a(n) Uhelgoat oa pemp pe c'hwec'h ostalidi hag d'un taol divé oa kimed chomet un' kin** : Avant, ici entre La Feuillée et Huelgoat il y avait cinq ou six bars et dernièrement il n'en était restée qu'une seule *(Ar Fouillez)*

**DIVERAÑ** [di've:rə] : [***diueraff*** 1499] vb. ; Dégouliner / (s') Écouler / (s') Égoutter

✗ *syn.* : ***berañ, dizouriñ***

◆ Dégouliner ; **Ha oan o selled, an dour 'tiveriñ deus ma ginou, ma c'hoant da gaoud un tamm deuh ar vïou-fritet a oa fritet dê** : Et je regardais, de l'eau qui dégoulinait de ma bouche, j'avais envie d'avoir un peu de l'omelette qu'on leur faisait *(Skrigneg)*

◆ (s') Écouler ; **Sete ar jistr neuhe a ziverè en-dro d'ar pressouer ! Heñ na ur bord ar mod-se** : Donc alors le cidre s'écoulait autour du pressoir ! Il possédait ainsi un bord *(Skrigneg)* ; **Pé welent lar ne zivere ket kin, eh beñ**

**vijent disterdet toud hag a vije troc'het deus an dorchenn, diminüet an dorchenn ha troc'het ha hadgwraet a-neve neuhe 'darre !** : Lorsqu'ils voyaient que ça ne s'écoulait plus, eh ben tout était desserré, on coupait du coussin, on le diminuait, coupait et alors on refaisait à nouveaux *(Skrigneg)*

◆ (s') Égoutter ; **Sete pad an nos a zivere hag goud(e) vije kemeret** : Donc pendant la nuit ça s'égouttait et après on prenait *(Pleiben)*

**DIVERNIAÑ** [di'verɲə] : [***divernia*** 1914] vb. ; Étaler (un tas)

✗ *syn.* : ***dispakañ, ledañ*** ; & *cf.* : ***berniañ***

**Ni, ar voussed, vije laket da ziverniañ** : Nous, la marmaille, on nous faisait étaler le tas *(An Uhelgoat)*

**DIVERTISSAÑ** [divɛr'tisə] : [***deverticza*** 1732] vb. ; Divertir

✗ *syn.* : ***didüal***

➢ **En-om zivertissañ** : Se divertir ; **Med mod-all (e)vid 'n-om zivertissañ teuomp a-benn memes-tra** : Mais autrement nous arrivons quand-même à nous divertir *(Skrigneg)*

**DIVESKAÑ** [di'vesk(ə)] : [***divesqa*** 1732] vb. ; Brasser / Démêler

✗ *syn.* : *(démêler)* ***dilüiañ, dic'hwinañ*** ; & *cf.* : ***meskañ***

◆ Brasser ; **Sete vïe lakeet ar re-yowank da zivesk(añ) ar ribout ! Ya-ya, ma mamm neus bet gwraet 'vid ar wech toud !** : Donc les jeunes, on les faisait brasser la baratte ! Oui-oui, ma mère a toujours fait ça ! *(Plonee)* ; **Ba du-mañ oa un' d(a) skoiñ hag a ba lod-all na da droiñ 'e, ur ribout da droiñ ! Med me meus bet gwraet 'vid ar wech toud ga un' da skoiñ, divesk(añ) ha skoiñ** : Chez moi il y avait une à battre et chez d'autres il y avait aussi à tourner, une baratte à tourner ! Mais moi j'ai depuis toujours fait avec une à battre, brasser et battre *(Plonee)*

**DIVEVIÑ** [di've:və] : [***diveaoüein*** 1723] vb. ; Dessaouler

✗ *syn.* : ***difentiñ, dibenturiñ, divadowiñ*** ; & *cf.* : ***mew***

**Ziveve ket** : Il ne dessaoulait pas *(An Uhelgoat)* ; **Heñ zivev ket** : Il ne dessaoule pas *(Plouïe)* ; **Chomet é ahe da ziveviñ** : Il est resté là à dessaouler *(Plouïe)*

**DIVÏAÑ** [di'vijə] : vb. ; Dévier

✗ *syn.* : ***dihelliñ***

**Ah(e) é divïet an dour da zond** : Là la route est déviée pour venir *(Skrigneg)* ; **Memes-mod é, pa res un hent a zivïes anaoñ 'è** : C'est pareil, lorsque tu fais une route, tu la dévies également *(Skrigneg)* ; **Oh ! Me 'h a da zivïañ 'n dour, ar mo(d)-se ma hi(ni)-me (v)o aroset pad an noñs !** : Oh ! Je vais dévier l'eau, comme ça le mien (pré) sera arrosé pendant la nuit *(Skrigneg)*

**DIVÏAÑ** [di'vi:ə] : [***divea*** 1659] vb. ; Détordre

✗ *cf.* : ***gwïañ***

**Divïañ a ra** : Il détord *(Poullaouen)*

**DIVIN** ['di:vin] : n.m. (pl. **-ou** [di'vi:nu]) : Ongle (cf. **ivin**)

**DIVINAÑ** [di'vi:n(ə)] : [***diuinaff*** 1499] vb. ; Deviner

**Hent-Sant-Jak(e)s n'é ket sterd dé zivin 'naoñ, hezh 'h a deus Brest dé *Saint-Jacques-de-Compostelle*** : La Voie Lactée n'est pas difficile à deviner, elle va de Brest à Saint-Jacques-de-Compostelle *(Kleden)*

**DIVIÑSIÑ** [di'vĩ.sə] : [***divinsa*** 1907] vb. ; Dévisser

✗ *cf.* : ***biñsiñ***

**Ha oa mad ar vil(in) pa vije diviñset ur penn d'o(be)r ar silzig ! Vije cheñchet, machin(et) hag ahe vije gwraet ar silzig** : Et le hachoir était bien lorsqu'on dévissait un bout pour faire les saucisses ! On changeait, on machinait et là on faisait les saucisses *(Skrigneg)*

**DIVISAÑ / DIVIS** [di'vi:zə] ['di:viz-s] : [***deuisaff*** XVIe] vb. ; Deviser / Exposer / Poser des conditions / Raconter

✗ *syn.* : ***kaoseal, komz, kontañ, rakonto***

◆ Exposer ; **Matresse zo ur c'hêlou mad da zivis din** : Peut-être qu'il y a de bonnes nouvelles à m'exposer *(Lokered)*

◆ Poser des conditions ; **Pé bedont (a)ha(n)on d'ond ha me zivis dê** : Lorsqu'ils m'invitent à venir, je leur pose mes conditions *(Skrigneg)*

**DIVISIÑ / DIVICHAÑ** [di'vi:zi] [di'viʃə] : vb. ; Diviser

✗ *syn.* : ***rannañ***

**Ro ar pris demp hag a'h amp da zivisiñ an dra-he 'tre pemp** : Donne-nous le prix et nous allons diviser ça entre cinq *(Skrigneg)* ; **Dam ar Bretagn zo bet diviset mod-se ba lodennou, nin zo ba Kerne amañ kea !** : C'est parce que la Bretagne a été divisé en parties, nous ici nous sommes en Cornouaille n'est-ce pas ! *(Kolloreg)* ; **Goud(e)-se dalvee nintra, pugur ar parkeier oa ken bihen-all ! Pugur kement park 'vel a oa toud vise divichet 'tre**

**keme(n)t kroèdur vise ba'n tïegezh** : Ensuite ça ne valait rien, puisque les champs étaient si petits ! Puisque quelque champ que c'était, on divisait entre autant d'enfants qu'il y avait dans la ferme *(Lannedern)*

**DIVISKAÑ** [di'viskə] [divisk] : [***diuisquaff*** 1499] vb. ; Déshabiller / Dévêtir

✗ *cf.* : ***gwiskañ***

**Pé oaint deut ha laret dê (e)n-im zivisk** : Lorsqu'ils arrivèrent et qu'on leur dit de se dévêtir *(Plouïe)*

➢ **Diviskañ e zilhad** : Ôter ses vêtements ; **Houzh, pa vije braw an amzer, a ziviske hi dilhad ha' ganne 'nê ba-bord ar rinier hag a chome ene aseet ga un tamm tapiss pe pezh a ga(v)e ken a vije sec'h hi dilhad !** : Elle, lorsque le temps était beau, ôtait ses vêtements et les lavait au bord de la rivière, elle restait là assise avec une petite couverture ou ce qu'elle trouvait jusqu'à ce que ses vêtements soient secs ! *(Skrigneg)*

**DIVISKER / DIWVISKER** [di'viskər] [diw'viskər] [di'viʃər] : [***diuesquer*** 1557] n. pl. ; Jambes

✗ *cf.* : ***diwhar, gar***

**Petra zo ahe ganoc'h etre ho tivisker ?** : Qu'avez-vous entre vos jambes ? *(Plonee)* ; **Sè c'hwi lako (a)nê (e)tre ho tivisker** : Voilà tu les mettras entre tes jambes *(Landelo)* ; **Vise ket bet kap da sterdañ (a)nê 'kreis-tre e ziwvisker** : Il n'aurait pas été capable de les serrer entre ses jambes *(Ponvel)* ; **Lod nise war o divisker** [di'viʃər]**, lod nise war o diwvrec'h, ba o fass pe war o hoûg** : Certains avaient sur leurs jambes, certains sur leurs bras, sur leur visage ou sur leur cou *(Sant-Wazheg)* ; **Ha welen (a)nèi 'tond ga'r bod-panal ba he zorn... Oyow ! Ha me ma tapet hañ ! Ba ma divisker ga hezh** : Et je la voyais venir le martinet dans sa main... Oyow ! Et j'avais attrapé hein ! Sur mes jambes *(Lokmarïa)* ; **Me(d) gwech-ell ar re-gozh na zougègn ket bragou (e-)be(d) 'nê ! Un dra m(e)nneket hir da-bek(ed) o divisker** [di'viʃər] **ah(e)** : Mais autrefois les anciens ne portaient pas de pantalon ! Quelque chose de long jusqu'aux jambes là *(Kareis)*

**DIVLEVAÑ** [di'vlɛːvə] : [***dibleuaff*** XVIe ; ***divleva*** 1732] vb. ; Épiler / Peler

✗ *syn.* : *(peler)* ***peilhañ*** ; & *cf.* : ***disvlevañ***

**DIVOESSON** [di'vwɛsɔn] : [***divoesson*** 1992] ad. ; Abstinent (-e) / Qui n'est plus sous l'influence de l'alcool

✗ *cf.* : ***boesson***

**DIVOESSONIAÑ** [divwɛ'sɔ̃ɲəd-t] : [***divoessoniañ*** 1992] vb. ; Désintoxiquer (*qqn.* de l'alcool)

✗ *cf.* : ***boessonïed***

**Un dèn divoessoniet** : Une personne désintoxiquée de l'alcool *(Poullaouen)*

**DIVONTAÑ** [di'vɔ̃ntə] : [***divonta*** 1787] vb. ; Démonter

✗ *cf.* : ***hadmontañ, montañ***

**Vïe hadmontet ha divontet ar pressou(e)r !** : On remontait et démontait le pressoir ! *(Skrigneg)*

**DIVORAILHAÑ** [divo'raʎə] : [***divorailha*** 1732] vb. ; Déverrouiller

✗ *cf.* : ***morailhañ***

**Ha morailhañ ha divorailhañ ha dilokediñ !** : Verrouiller, déverrouiller et tirer le loquet ! *(Skrigneg)*

**DIVORC'HAD** [di'vɔːx-həd-t] : [***difforch*** 1499 ; ***diforc'ha*** 1716] vb. ; Avorter

**Ha dre-se zivorc'hegn** : Et par conséquent elles avortaient *(Kallag)* ; **Dern zivorc'ha ha dern-all a vé ket laezh gante kin** : Certaines avortent et d'autres n'ont plus de lait *(Kallag)*

**DIVORFILAÑ / DIFORFILAÑ** [divɔr'fiːlə] [difɔr'fiːlə] : [***divorfila*** 1732] vb. ; Reprendre conscience

✗ *syn.* : ***divadowiñ***

**Deut oa ur fallaenn dèoñ, med diforfilet-heñw en-dro !** : Il était tombé en défaillance, mais il a repris conscience ! *(Laz)*

**DIVORSAÑ / DIVORZAÑ** [di'vɔrsə] [di'vɔ.rzə] : [***divorsañ*** 1992] vb. ; Divorcer

✗ *cf.* : ***eureujiñ***

**Beñ divorset eint, justamant !** : Ben ils sont divorcés, justement ! *(Skrigneg)* ; **Gwich-all 'n hi(ni) vije divorzet na ket (a) zroed d(a) zond ba'h an ilis ! Ha bremañ 'ha ! Toud a'h a da gomunïañ ha d'ob(e)r toud** : Autrefois celui qui était divorcé n'avait pas le droit de rentrer dans une église ! Et de nos jours ma foi ! Tous vont communier et tout faire *(Skrigneg)*

**DIVOUCHIÑ** [di'vuʃi] : [***divoucha*** 1800] vb. ; Dévoiler (enlever le (les) voile (-s))

✗ *cf.* : ***brid-mouch, mouchiñ***

**Vijent mouchet war-lerc'h sul-bleuniou hag ar sul war-lerc'h Pask vijent divouchet ! Teir su(zhu)n vij(e) ! Ha brallet ar c'hleier neuhe !** : On les voilait après le dimanche des rameaux et on les dévoilait le dimanche après Pâques ! C'étaient trois semaines ! Les cloches étaient alors sonnées en branle ! *(Skrigneg)*

**DIVOUCHON** [di'vuʃən] : ad. ; Débouché (-e)

✗ *cf.* : ***bouchon, distouvet***

**Pugur oa put ha heñ oa divouchon pell-zo hag na c'hoant da riñs hi boutailh ene** : Puisqu'il était âcre, il était débouché depuis longtemps et là elle voulait vider sa bouteille *(Skrigneg)*

**DIVOUCHONIÑ** [divu'ʃɔ̃:ni] : vb. ; Déboucher / Ouvrir une bouteille

✗ *syn.* : ***distafiñ*** ; & *cf.* : ***bouchoniñ, distanker-boutailhou, tirbouchon***

**Divouchonet a renk beañ !** : Elle doit être débouchée ! *(Skrigneg)*

**DIVOUENNAÑ / DÏOUENNAÑ** [di'vwɛn(ə)] [di'wɛna] : [***divouenna*** 1868] vb. ; Ôter (faire disparaître)

✗ *cf.* : ***disparissañ***

**Dé zivouenn', pet(r)a larin doc'h : Dé denn an dra-h(e) dê da o fenn, dé denn an tech maes ! Un tech é 'benn-neuhe...** : Pour ôter, que vous dirai-je : Pour leur enlever ça de la tête, pour enlever le penchant ! C'est pour-lors un penchant... *(Laz)*

➢ **Divouennañ *udb.* deus *ub.*** : fig. Ôter *qqchose* de la tête de *qqn.* ; **Yè ! Yar-glochéres 'è... Oh ! N'eus ket voien da zivouenn' an dra-h(e) deusoute 'è, wech(ou) ar re-h(e) vé 'h o(be)r « klok-klok-klok » ah(e) partoud ha' gè(v) dê la vé ur vanndennad lapoussed-bihen war o lerc'h** : Oui ! Poule glousseuse aussi... Oh ! On ne peut pas non-plus leur ôter ça de la tête, elles font parfois « cloc-cloc-cloc » là partout et elles croient qu'elles sont suivies d'une bande de poussins *(Laz)*

**DIVOUNN** ['di,vun] : ad. : Lent (-e) / Lentement / Improductif / Peu abondant (cf. **difonn**)

**DIVOUTAÑ / DIVOUNTAÑ** [di'vu(n)tə] : [***divouttein*** 1723] vb. ; Dégermer / Repousser (*qqn*)

✗ *cf.* : ***boutañ***

➢ **Bountañ-divountañ** : Pousser à divers reprises ; **Kàer neus-hi bountañ-divountañ war'nèi, zigore ket !** : Elle a beau pousser à divers reprises dessus, elle ne s'ouvrait pas ! *(Lokmarïa)*

**DIVRANKAÑ** [di'vrɑ̃ŋkə] : [***divrancqa*** 1732] vb. ; Ébrancher

✗ *syn.* : ***diskourriñ*** ; & *cf.* : ***brank, breñch***

**An dra-he zo (e)vid tap ar brankou deuh an nec'h deuh ar gwe, da zivrank(añ) ar gwe** : Ça c'est pour attraper les branches du haut des arbres, pour ébrancher les arbres *(Berrien)*

**DIVRÈGAÑ** [di'vrɛ:gə] : [***difrega*** 1874] vb. ; Déchirer

✗ *syn.* : ***difresad, frègañ*** ; & *cf.* : ***diframmañ***

**Daon ! N'añw ket d(a) 'n-om gannañ deuh-ouit 'ha ! Metramant me zivrègo ma dilhad ! (E)ma ma dilhad war da gein !** : Diantre ! Je ne vais pas me battre contre toi ma foi ! Sinon je vais déchirer mes vêtements ! Tu portes mes vêtements ! *(Skrigneg)*

**DIVRESKENNIÑ** [divres'kɛnə] : vb. ; Cesser de s'emballer

✗ *cf.* : ***breskenn***

**Ar C'hervnevad zivreskenne ket !** : Le Cornouaillais ne cessait pas de s'emballer *(An Uhelgoat)*

**DIVROAD** [di'vroəd-t] : [***divroad*** 1732] n.m. (pl. (& sing. à Berrien) **divroïdi** [divro'i:di]) ; Étranger

✗ *syn.* : ***estrañjour*** ; & *cf.* : ***bro***

**DIVRÔIÑ** [di'vro:ə] : [***divrôi*** 1716] vb. ; Émigrer

✗ *cf.* : ***bro***

**Goud(e) ar bresel oa aet kalz a dud mae(s) ar vro, laret vé tud divrôet** : Après la guerre beaucoup sont partis hors du pays, on dit les émigrés *(Plourac'h)*

**DIVULUMIÑ** [divy'ly:mə] : [***divinima*** 1732] vb. ; Désinfecter

✗ *cf.* : ***bulumiñ***

**Bulumet é, red é divulumiñ 'naoñ !** : C'est infecté, il faut le désinfecter ! *(Skrigneg)* ; **Oa kemed dour-javel d'ar poent-se, d'ablam da zivulumiñ traou krei(s) treig ar loned ha-toud !** : Il n'y avait que de l'eau de javel à cette époque-là, afin de désinfecter entre les pattes des bêtes et tout ! *(Skrigneg)* ; **War ar vein, a-wichou, ar loned a gigne o zreig hag a ma vijent ket divulumet vije pell 'yac'haad** : Parfois les bêtes s'écorchaient les pattes sur les pierres et elles mettaient du temps à guérir si elles n'étaient pas désinfectées *(Skrigneg)*

**DIVUN** ['di:vyn] : [***dihun*** XVI[e] ; ***divun, duvun*** 1895] ad. ; Éveillé (-e) / Réveillé (-e)

➢ **Be divun** : Être réveillé ; **Me deus an de, kajimant pa'n de toud ran kimed kousked, deus nos a vên divun** : Moi de jour, je ne fais pratiquement que dormir le jour, je suis réveillé la nuit *(Ar Fouillez)*

**DIVUNAÑ / DUVUN / DIHUNAÑ** [di'vy:nə] ['dy:vyn] [di'hy:nə] : [***dihunaff*** 1499] vb. ; (se) Réveiller

✗ *cf.* : ***divadowiñ***

**Sterd da zivunañ** : Difficile à réveiller *(Lokmarïa)* ; **Divun 'ta ! War-zaw !** : Réveille-toi ! Debout ! *(Lokmarïa)* ; **An de war-lerc'h vintin p'oa divunet** : Le lendemain matin lorsqu'il se réveilla *(Berrien)* ; **Divunet oa 'tro pedi'r deuh ar mintin** : Il était réveillé vers quatre-heures du matin *(Berrien)* ; **Ar re-mañ oè divunet kreis an nos** : Ils furent réveillés au beau milieu de la nuit *(Kergrist)* ; **Un dèn lor, an dra-he zo ur feneant, sterd da zuvun** : Une personne apathique, ça c'est un fainéant, difficile à réveiller *(Lokmarïa)* ; **Bremañ yan da zivun ar meveien da zond da interr (a)naoñ** : Maintenant je vais réveiller les valets pour qu'ils aillent l'enterrer *(Plonee)* ; **Ha heñw, pa oa deut d'an ti goude neu'n pé oa divunet ur mar(e) bennaket** : Et lui, après lorsqu'il vînt alors dans la maison quand il fut réveillé un moment quelconque *(Poullaouen)* ; **Ma ! 'Vi(d)-noñs me oa divunet ga'n horolaj a neus gwraet un drous drol ah(e) ! Ha pad ar veilh a na gwraet an horolach memes trous !** : Eh bien ! Cette nuit j'étais réveillé par l'horloge qui a fait un drôle de bruit là ! Et pendant la veillée, l'horloge avait fait le même bruit ! *(Skrigneg)*

**DIVUSUL** [di'vy:zyl] : [***divusul*** 1790] ad. ; Démesuré (-e) / Sans aucune mesure

✗ *cf.* : ***musul***

◆ Démesuré (-e) ; **Komjou divusul** : Des paroles démesurées *(Poullaouen)*

◆ Sans aucune mesure ; **Hemañ zo un dèn divusul** : C'est une personne sans aucune mesure *(Poullaouen)*

**DIW** [diw] (devant « **eur** » **DIV** [di:v]) : [vx. br. ***diu***] nombre f. ; Deux (cf. **DOW** : nombre m. ; Deux)

**Div eur** [di:vər] : Deux heures ; **Da ziv eur** : À deux heures *(Plouïe)* ; **Ba Plouïe zo diw lodenn** : Il y a deux parties à Plouyé *(Plouïe)* ; **(Ha)g (e-)se pé oa digoueet an diw gozh assames oaint kontant o-diw** : Et donc lorsque les deux vielles arrivèrent ensemble elles étaient contentes toutes les deux *(Sant-Hern)* ; **Ha gou(de)-se teuemp d'ar gêr hon-diw ha boñ beñ vïe deusket da hano ar steredennou din ga mé mamm** : Et ensuite nous revenions toutes les deux à la maison et bon ben ma mère m'apprenait le nom des étoiles *(Laz)* ; **Ha deut diw-all da zañsal ganemp deuh ar re oa ene hag ar re-m(añ) oa 'fotografïañ 'ha(no)mp !** : Et deux autres de ceux qui se trouvaient là sont venus danser avec nous, ils nous photographiaient ! *(Skrigneg)*

➢ **Diw-ha-diw** : Deux par deux ; **Ha 'bénn teue ar baotred war-lerc'h dé zib o mer(e)nn vïe laket o amann war o un' ha vïe laket un' sec'h war hi gorr(e) ha vïe lak(et) hègn diw-ha-diw, 'vi(d) karg o c'hov d'an dud founnissoc'h** : Et quand les gars venaient ensuite pour dîner on mettait du beurre sur une et on mettait une sèche par-dessus et on les mettait deux par deux pour qu'ils se remplissent le ventre plus rapidement *(Sant-Wazheg)*

➢ **Gwelloc'h ur had tapet / (E)vid diw é redeg** : Mieux vaut un lièvre attrapé / Que deux qui courent (c-à-d. Un tiens vaut mieux que deux tu l'auras) *(Plouïe)*

**DIWADAÑ** [di'wɑ:da] : [***diouada*** 1659] vb. ; Saigner

✗ *syn.* : ***gwadañ***

**Diwadet oa ar pi-moc'h ar mod-se** : On saignait le cochon comme ça *(Berrien)* ; **Da lahañ 'naoñ, diwadañ 'naoñ ha digeriñ 'naoñ goude** : Pour le tuer, le saigner et après l'ouvrir *(Skrigneg)* ; **Ya, mad é hag a zo laret dèi eürusamant ha neus diwadet, kar p(anv)er da se oa paket ! Vije bet tomm dèi sur walc'h !** : Oui, c'est bon et on lui a dit qu'heureusement elle a saigné, car sans ça elle était foutue ! Ça aurait très certainement été chaud pour elle *(Skrigneg)*

➢ **Diwadañ dre** : Saigner du ; **Dec'h vintin oa komañset da ziwadañ dre bartoud : Dre he vri, dre he dowlagad, dre bartoud...** : Hier matin elle avait commencé à saigner de partout : Du nez, des yeux, de partout... *(Skrigneg)*

**DIWALL** ['diwəl] : [***dioual*** XVIIIᵉ] n.m. (pl. **-ou** [di'walu]) ; Attention

✗ *syn.* : ***evezh***

**Diwall dïonte, gwraet diwall e-bed dïonte, med ar re-s(e) so plantennou sovaj toud !** : Y faire attention, on n'y faisait aucune attention, mais c'était toutes des plantes sauvages ! *(Sant-Nigouden)*

**DIWALL / DIWOULL** ['diwal] ['diwəl] ['di-ul] (& excl. ['djul]) : [***dioual*** XVIIIᵉ] vb. ; (faire) Attention / Garder (troupeau, enfants...) / Surveiller (troupeau, enfants...)

✗ *syn.* : ***mêssed, taol-evezh***

◆ (faire) Attention ; **Ha gast diwallet !** : Ah putain faites attention ! *(Kleden)* ; **Da ziwoull a peus !** : Tu dois faire attention ! *(Berrien)* ; **Oh ya ! Da ziwoull vije** : Oh oui ! Il fallait faire attention *(Skrigneg)* ; **Kar damaït pé vi hond d'ar gêr 'ho da ziwoul !** : Car tout à l'heure lorsque tu rentreras à la maison tu devras faire attention ! *(Berrien)* ; **Vé emm da ziwoul petram ga(v)o ket mad** : Il faut faire attention ou-bien il n'aimera pas *(Skrigneg)* ; **Diwall deus hezh ! Hezh so un hinkon !** : Fais gaffe à lui ! C'est un roublard ! *(Skrigneg)* ; **Diwall a zigoueo ket an dra-he ganes divêtoc'h !** : Fais attention à ce que ça ne t'arrive pas plus tard ! *(Skrigneg)* ; **Ah tik oa sur ! Oh ya, deuh ar re-he vise da ziwall deusoute hañ !** : Ah il était vicieux pour sûr ! Oh oui, il fallait faire attention à ceux-là hein ! *(Plouïe)* ; **Diwall 'h ey ar saout dindan ar wênn-avalou da zespun avalou** : Attention à ce que les vaches n'aillent pas sous le pommier ramasser des pommes *(Skrigneg)* ; **Se zo kaos an dra-he zo emm da ziw(a)ll lar ey mein ar chapel ga ar lèar** : C'est pourquoi on doit faire faire attention à ça, que le voleur ne prenne pas les pierres de la chapelle *(Skrigneg)* ; **Diwall !!! Skôe ket ! Med pé vise gwel(et) i vis mod-se... Gast !** : Attention !!! Il ne frappait pas ! Mais lorsqu'on voyait son doigt comme ça... Putain ! *(Karnod)* ; **Pigur a-wechou vïen (é) tiwall (a)nê-hègn ba parkeier toud (a)ssames 'e** : Puisque parfois je les gardais aussi dans des champs toutes ensemble *(Sant-Wazheg)* ; **Ar c'heseg vïe maes gwech-all michañs dac'h 'n nos, setou ar his-se vêr krog 'tiwall** : Les chevaux étaient dehors probablement la nuit, ainsi donc on commence à surveiller *(Laz)* ; **Deus an dra-se vise daw da ziwall dec'h, med ahe vise laket sternajou-ell war ar marc'h neu'n** : Il fallait bien que tu fasses attention à ça mais, on mettait

là alors les autres harnais sur le cheval *(Kleden)* ; **Opala ! N'é ket un dèn normal (a)nèoñ, deuh hemañ é daw diwall drame zo un dèn surnaturel sur a-walc'h !** : Opala ! Ce n'est pas une personne normale, il faut faire attention à lui parce que c'est sûrement une personne surnaturelle *(Landelo)*

◆ Garder (*qqn.*) ; **Me meus choñj pé vijen (é) tiwall ar saout** : Je me rappelle lorsque je gardais les vaches *(Skrigneg)* ; **Pé oa deut an oad dèoñ d'hond da ziwall ar saout** : Lorsqu'il atteignit l'âge d'aller garder les vaches *(Plonee)* ; **Teus ket maes d'ond da ziwall an deñv(ed)-s(e) ?** : Tu ne sors pas pour aller garder ces moutons-là ? *(Landelo)* ; **Gwich-all p(a) vijemp 'tiwoul ar saout vije gwraet mo(d)-se !** : Autrefois on faisait ainsi lorsque nous gardions les vaches ! *(Skrigneg)* ; **Oa ene ur paotr bihan krog c'hwitellad (e)n-ur ziwall e zeñved** : Il y avait là un petit garçon commençant à siffler tout en gardant ses moutons *(Lokereg)* ; **Ar vamm ràe da zenañ dê med goud(e)-se, ni vije (o) tiwoul (a)nê ha (e)n-om ziwoul hon-hun !** : La mère leur donnait la tétée mais ensuite c'est nous qui les gardions et nous gardions nous-même ! *(Skrigneg)* ; **Ar re vïe 'tiwoull ar saout, dé zeg eur (a-)wechou teuemp da zeb un tamm bar(a) da ti ar ferm** : Ceux qui gardaient les vaches, à dix heures parfois nous venions manger un bout de pain au logis de ferme *(Sant-Wazheg)* ; **Dond a reen (a)ssames ga'r vamm-gozh da ziwall ar saout ha oan oblijet da zisken ar brezhoneg pé gaosee ket galleg, un neub(eud) pojou ouïè, med ahe oa toud !** : Je venais avec ma grand-mère garder les vaches et j'étais obligé d'apprendre le breton puisqu'elle ne parlait pas français, elle connaissait quelques mots, mais c'était tout ! *(Kergloff)*

◆ Surveiller ; **Me jomo da ziwall ar c'heseg** : Moi je resterai surveiller les chevaux *(Plonee)* ; **C'hwi ziwallo ar lapoussou bihen keid vin (é) hond ?** : Tu surveilleras les poussins pendant que j'irai *(Landelo)* ; **Ha lak ar meveien da ziwall (a)naoñ ga'r vusilh ba toull an ti-vorn** : Les valets sont placés pour le surveiller armés d'un fusil à l'entrée du fournil *(Plonee)* ; **Hag a'h ampech ar veuc'h da dapañ an ed vije d'o(be)r 'è, red oa dit diwoull 'nèi** : Et il fallait aussi empêcher la vache de prendre le blé, il fallait que tu la surveilles *(Skrigneg)*

➢ **Diwall da + *vb.*** : Attention à ne pas + *vb.* ; **Diwall da vorniañ 'naoñ !** : Fais attention de ne pas l'éborgner ! *(Poullaouen)* ; **Nann, diwallet da douched d'ar veunten petram 'h ay an amann rouset kuit** : Non, attention à ne pas toucher à la fontaine ou bien le beurre roussi va partir *(Skrigneg)*

➢ **Diwall mat** : Bien surveiller ; **Diwall mat hañ** : Surveille bien hein *(Plouïe)*

➢ **Diwall *ub.* da** : Empêcher *qqn.* de ; **Setou an otrou oa tiwall (a)naoñ da zond ga'r vusuilh** : Le monsieur l'empêchait de venir armé du fusil *(Plonee)*

➢ **Roiñ *udb.* da *ub.* da ziwall** : Confier *qqchose* à *qqn.* ; **Toud oa kasset da brespital Plonee hag oa rôet d'ar person da ziwall** : Tout fut amené au presbytère de Plonévez-du-Faou et confié au recteur *(Landelo)*

**DIWANAÑ** [di'wɑ̃:nə] : [***diuan*** 1499 ; ***dihoäna*** 1716] vb. ; Germer (sortir de terre)

✗ *syn.* : ***boutañ, eginañ, kellidiñ***

**Pé ziwane ket an traou** : Lorsque rien ne germait *(Kergloff)* ; **Diwan ? Ha pa vije glô ya** : Germer ? Quand il y avait de l'eau oui *(Berrien)* ; **Hag an ed vis(e) braw 'tiwan 'è** : Et le blé germait bien aussi *(Kareis)* ; **Diwanet so alc'hwejenn ba'r park** : De la ravenelle a germé dans le champ *(Poullaouen)* ; **Ma oa deuh an douar an ed a ziwane, dowbleged oa** : Si le blé était au sol il germait, il était courbé *(Berrien)* ; **Bon a-wechou memes a ziwanent ba'r parkeier 'benn vijent kerc'het** : Bon parfois même ils germaient avant qu'on soit allé les chercher *(Berrien)* ; **Ar reñ-h(e) so e(rr)o kozh-mat ! Ar reñ-h(e) so diwanet war ar reier ahe his-se !** : Ils sont devenus bien vieux ! Ils ont germé sur les rochers là comme ça ! *(An Uhelgoat)* ; **Pe pé vé hadet yeot petramed un dra bennaket ha' vé ka(v)et, 'n heñi na gallet diwan** : Ou lorsqu'on sème de l'herbe ou-bien quelque chose qu'on trouvait, celui qui avait pu germer *(Speied)* ; **Hag ouzhpenn ziwan an toc'hod, ar pennou deusoute da ve glas beked beg ar vronn deuhoute** : Et en plus les épis sortent, leurs têtes devenant vertes jusqu'au bout de leur téton *(Plouïe)* ; **Ahe meus deja karotes tond er-maes hag a meus deja irvin 'è ha neuhe memes pour 'tiwan** : Là j'ai déjà des carottes dehors et j'ai déjà aussi des radis et alors même des poireaux qui germes *(Skrigneg)* ; **Med vïe ket kenkoulz ar greun gwinizh bet diwanet ar mo(d)-se d'ober bara (e)vid heñi despugnet zo mad hañ !** : Mais le grain de blé germé de cette façon n'était pas équivalent à celui bien ramassé pour faire du pain hein ! *(Plouïe)*

**DIWAR / DEWAR** ['divar] [dəwa(r)] : [***dioar*** XVᵉ] ad. ; De (dessus) / (provenant) De

✗ *m. comp.* : ***a-ziwar*** ; & *cf.* : ***a, deus, digad, gad, war***

**Po keme lared dê o(be)r tijan diwar ar yeotenn peus ka(v)et ah(e) his-se** : Tu n'auras qu'à leur dire de faire une tisane de l'herbe que tu as trouvée ici-même *(Berrien)* ; **Ha ma ket distaget ar c'herseg diwar ar c'harr na mann e-bed (aha)naon** : Et je n'avais pas détaché le cheval de la charrette ni rien *(Speied)* ; **Ha oa ket marw tre c'hoazh pé oamp kroget da denn hi bleuñ diwar'nèi !** : Elle n'était pas tout à fait morte lorsque nous avions commencées à lui enlever les plumes *(Karnod)* ; **Pugur noa bet un tamm marc'h kozh diwar douar ar maner, ga e dad-kàer** : Puisqu'il avait eu un vieux cheval des terres du château, de son beau-père *(Plonee)* ; **Boñ, kê da gass anê dèi ha me 'h a da daped ma dilhad diwar an orjadenn !** : Bon, va-lui les apporter et moi je vais ramasser le linge du fil *(Skrigneg)*

➢ **C'hoari diwar ar li** : Boire jusqu'à la lie ; **Hezh so bemde c'hoa'i diwar-li !** : Il boit chaque jour jusqu'à la lie ! *(Poullaouen)*

➢ **C'hweo diwar *udb.*** : Gonfler en consommant *qqchose* ; **Ar melchon-glas oa ket mad d'ar saout, c'hweo a rent diwar'naoñ** : Le trèfle des prés n'était pas bon pour les vaches, elles gonflaient en le consommant *(Skrigneg)*

➢ **Diwar ar maes** : De la campagne ; **Oh ! Oa ket kaos e-bed deuh ar frijiderien diwar ar maes ene** : Oh ! De la campagne on n'y parlait pas de frigidaires *(Berrien)*

➢ **Diwar gorn ur chupenn** : Au coin d'une veste ; **Ar c'hañw ! Ar baotred vije lak(et) ur ruban du diwar gorn o chupenn ah(e) pa vije kañw, vije gwel(et) lar oagn in kañw** : Le deuil ! On mettait aux garçons un ruban noir là au coin de leur veste lorsqu'il y avait deuil, on voyait qu'ils étaient en deuil *(Skrigneg)*

- **Dond traoñ diwar ur marc'h** : Descendre d'un cheval ; **Deus traoñ dewar da varc'h !** : Descends de ton cheval ! *(Plonee)*
- **Gurun diwar ar Vaou ne lar ket (a) how** : Le tonnerre provenant du Faou ne ment pas (c-à-d qu'il va pleuvoir) *(Plouïe)*
- **Gwellaad diwar *udb.*** : Se remplumer en consommant *qqchose* ; **Pa vije laket tammou yeot mo(d)-se d'ar c'heseg gwich-all ba'h an nev-amzer, ah beñ ar c'heseg a wellee diwar an dra-he !** : Lorsqu'on mettait un peu d'herbe comme ça aux chevaux autrefois au printemps, ah ben les chevaux se remplumaient en consommant ça *(Skrigneg)*
- **Mond *udb.* ga *ub.* diwar *ulb.*** : Prendre quelque chose d'un endroit ; **Ar c'hoat mad oa aet gantoñ toud diwar ar ferm 'barzh na gwerzhet (a)nèi, amañ voa gwe war ar ferm hardïoc'h** : Il avait pris tout le bon bois de la ferme avant de la vendre, il y avait ici plus d'arbres sur la ferme *(Speied)*
- **Ober ur sell diwar *udb.*** : Inspecter *qqchose* ; **'Benn chetañ 'nê ba'n drailhér(e)s vïe gwraet ur sell diwarne da chetañ, ma vije un'... Vij(e) ket despunet re-vrein hañ !** : Avant de les jeter dans la broyeuse, on les inspectait pour jeter, s'il y en avait une... On ne ramassait pas de pourries hein ! *(Skrigneg)*
- **Pa c'hwezh an a(v)el diwar ar Releg / Na vreskenn na saout na keseg** : Quand le vent souffle du Relec / Ne s'affolent ni les vaches ni les chevaux *(Plouïe)*
- **Pêo diwar ar chouch** : Payer en nature ; **Oh ! Pêo a ri diwar ar chouch !** : Oh ! Tu paieras en nature ! (c-à-d. On s'arrangera autrement) *(Skrigneg)*
- **Sevel diwar** : Se lever de ; **Dizhtu a sav diwar ar sailh ha gomañs gopal (a)darr(e) !** : Elle se lève de suite du seau et recommence à crier ! *(Skrigneg)*
- **Troc'h diwar ma hent !** : Ôte-toi de mon chemin ! *(Plonee)*

**DIWAR-BENN** [d(i)var'bɛn] : [***dioar ben*** 1659] conj. ; À propos de / Au sujet de

✗ *m. comp.* : ***a-ziwar-benn*** ; *syn.* : ***war-benn, war-boues*** ; & *cf.* : ***penn, war***

**Kont ar gaos diwar-benn ar vakeñchou** : Taper la discute à propos des vacances *(Plouïe)* ; **Me 'h a d'hegajiñ 'han(ou)t diwar-benn ur plac'h yowank !** : Je vais te taquiner à propos d'une jeune fille ! *(Skrigneg)* ; **Eh ! Sa(v)et a oa ar jeu 'tre Jañ-Mari ha Pier diwar-benn ar politik, dow vad a'ha !** : Eh ! Jean-Marie et Pierre étaient en querelle à propos de la politique, deux bons ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Re-wir é ! Sete neuhe a sa(v)e 'tresse (a)darre, houzoh walc'h, 'tresse o-dow ! D'war-benn mann e-bed !** : C'est trop vrai ! Et donc ça montait à nouveau entre eux, vous savez bien, entre eux-deux ! À propos de rien du tout ! *(Skrigneg)*

**DIWAR-BOUES** [divar'bwe:z-s] : [***diuoair boes*** 1700] ad. ; Par / À l'aide de

✗ *syn.* : ***dre, gad*** ; & *cf.* : ***poues, war***

**Diwar-boues ma skou(a)rn oan digasset en-dro lec'h oa ma daonassïon** : J'étais ramené par l'oreille là où était ma damnation *(An Uhelgoat)* ; **Ha me lakad chadenn-stag-ar-saout dèi war hi goûg ha stagañ diw-all war'nèi, chech anèi diwar-boues hi goûg : Torr(e)t oa ar chadenn ha n'ee ket c'hoazh !** : Et moi de lui mettre une chaîne à attacher les vaches sur le cou et d'en attacher deux autres, la tirer par le cou : La chaîne cassa et elle n'avançait toujours pas ! (cheval) *(Poullaouen)*

**DIWAR-GOUST** [divar'gust] : [***divar goust*** 1732] ad. ; Aux dépens de / À cause de

✗ *syn.* : ***ablamour, a-gaos, dre-grass, gad*** ; & *cf.* : ***koust, war***

**Houzh vije 'taw 'heskinañ (a)ha(n)on diwar-goust ar saout** : Elle était toujours à me brimer à cause des vaches *(An Uhelgoat)*

**DIWAR-HORRE / DIWAR-GORRE** [divar'(h/g)ɔ:r] [divar'(h/g)u:r] : [***divar c'horre*** 1868 ; ***divar gorre*** 1869] ad. ; De dessus / De la surface / Du sommet de

✗ *syn.* : ***deus war, diwar*** ; & *cf.* : ***gorre, war-horre***

**« Digoai(e)niñ » é taped neu'n ga'r loa diwar-hourr', med « ekremiñ » é 'n hañi gwraet ga'n ekremeus !** : « Digoai(e)niñ » c'est alors prendre à la cuiller de la surface, mais « ekremiñ » c'est celui qui est fait à l'écrémeuse *(Plourac'h)* ; **Ha diveget ar pezh a vije dru diwar-horr' ar lann ha drailhet d'ar c'heseg ba'n drailhéres-lann** : Et ce qui était dru était étêté de l'ajonc et haché pour les chevaux dans la broyeuse d'ajonc *(Ar Fouillez)* ; **Un taol dre-zindan, 'n heñi-ell diwar-horr' ha 'n-heñi diveo, an taol diveo papred wa'n tu dindan ! Gwech e-bed wa'n tu war-horr(e)** : Un coup par en dessous, un autre par-dessus et le dernier, le dernier coup toujours sur le dessous ! Jamais sur le dessus *(Kleden)*

**DIWAR-LAÑS** [divar'lɑ̃s] : ad. ; Par-dessus la jambe

**Hezh a ree e labour diwar-lañs** : Il faisait son travail par-dessus la jambe *(Plouïe)*

**DIWAR-LERC'H** [divar'lɛrh] : [***diwar-lerc'h*** 1931] ad. ; À la traîne / Par la suite

✗ *m. comp.* : ***a-ziwar-lerc'h*** ; *syn.* : ***da-heul, da-houde, goude, war-lerc'h***

◆ À la traîne ; **Diwar-lerc'h delc'h-mad** : Continuellement à la traîne *(Plouïe)*

◆ Par la suite ; **Ha me lar dit nagn lipet o beg diwar-lerc'h** : Et je peux te dire que par la suite ils s'en sont léchés les babines *(Skrigneg)* ; **Ha hounn(ezh) na disket ur bern traou diwar-lerc'h** : Elle avait appris énormément par la suite *(Skrigneg)*

**DIZALE** [di'zɑ:le] : [***dizale*** 1857] ad. ; Bientôt

✗ *syn.* : ***heb-dale, touchant*** ; & *cf.* : ***dale***

**Ma pe ket (a)nèoñ dizale, oblijet on da lar doc'h lar ho puhe zo kontet !** : Si vous ne l'obtenez pas bientôt, je suis obligé de vous dire que votre vie est comptée ! *(Lokered)*

**DIZHTU** [dis'ty] : ad. ; (tout) De suite (cf. **douzhtu**)

**DIZOARE** [di'zwɑ:r] : [***dizoaré*** 1821] ad. ; Sans problème / De bonne formation (bête)

**Ya, ur lon dizoar', hezh zo ur lon braw** : Oui, une bête bien formée, c'est une belle bête *(Ponvel)* ; **Ur lon dizoar' sinifi ur lon hag a zo mad, n'eus mann e-bed da lared deusoutoñ** : Une bête « dizoare », ça signifie que c'est une bonne bête, dont il n'y a rien à dire *(Ponvel)*

**DIZOLOIÑ / DIJOLOIÑ** [dizo'loj] [diʒo'loj] : [***dizoléiñ*** 1723] vb. ; Découvrir (sens propre)

✗ *cf.* : ***goloiñ, tañva***

**Disolôet na gwraet an douar heñ !** : Elle avait découvert le sol hein ! *(Poullaouen)* ; **Yann dre-drañw, dre war-horre ar vorn, dizolo ar vorn, tenn ur men kuit ha làerezh ar gwign** : Yann par l'arrière, par le dessus du four, découvre le four, enlève une pierre et vole la brioche *(Plonee)*

**DIZON** ['di,zɔ̃n] : [***dizon*** 1914] n.m. & ad. ; Sevrage / Sevré (e)

**Un dizon mat** : Un sacré sevrage *(Poullaouen)*

**DIZONIÑ** [di'zɔ̃:n(i)] : [***dizonaff*** 1499] vb. ; Sevrer / fig. Frustrer

◆ Frustrer ; **Te zo dizonet en un taol ahe neuhe !** : Là toi tu es frustré d'un seul coup alors ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! Hemañ n'é ket sterd da zizon' hañ ! Ma vé rôet daoñ dre-surpren** : Oh ! Il n'est pas dur à frustrer hein ! Si on lui donne par surprise ! *(Skrigneg)*

◆ Sevrer ; **Poent é dizoniñ (a)nê** : Il est temps de les sevrer *(An Uhelgoat)*

➢ **Be kasset da zinoniñ da *utb.*** : Être forcé (-e) de quitter le giron familial pour *qqpart* (m-à-m. être envoyé (-e) à sevrer à *qqpart*) ; **Ha kass't dé zizon' dé Skaer du-h(e) tre...** : Forcé de quitter le giron familial pour Scaër juste là-bas *(Laz)*

**DIZOÑJER** [di'zɔ̃:ʒər] : [***dizanger*** 1854] ad. ; Sans danger

✗ *cf.* : ***dañjer***

**Dizoñjer é neuhe** : C'est donc sans danger *(Berrien)*

**DI-ZOUR** ['di,zu:r] : [***dizour*** XVI^e^] n.m. ; (**ba'n -**) (à l') Abri de l'eau

**Sete (e)vi(d) ar gooñ a zo gwraet koat sete bremañ (e)ma ar moman da zigass anê deuh ar yêr, da verniañ (a)nê, da veañ ba'h an di-zour (e)vi(d) ar gooñ** : Donc pour l'hiver on fait du bois donc c'est maintenant le moment de les ramener de la maison, d'en faire des tas pour qu'ils soient à l'abri de l'eau pour l'hiver *(Skrigneg)*

**DIZOURENNIÑ** [dizu'rɛni] : [***dizourenniñ*** 1992] vb. ; Saliver

✗ *cf.* : ***dour, tarlonkañ***

**Ha me oa digor ma ginou ganiñ ene, med ma ginou oa 'tizourenniñ 'sell(ed) deusoute 'tibiñ ar vïou-fritet** : Et j'avais là la bouche ouverte, mais je salivais en les regardant mangers l'omelette *(Skrigneg)*

**DIZOURIÑ** [di'zu:ri] : [***dizouraff*** XVI^e^] vb. ; Drainer / Égoutter (du linge...)

✗ *cf.* : ***diverañ, dourañ, dourenniñ***

◆ Drainer ; **Ober biskwajou evid dizouriñ** : Faire des rigoles pour drainer *(Poullaouen)* ; **Evid dizouriñ douar gwléb vé red ober gwachiou-don** : Pour drainer la terre humide, il faut creuser des ruisseaux profonds avec dérivations *(Plouie)* ; **Pé oa ket moien da zizouriñ (a)nê, oa ket moien da zizouriñ (a)nê...** : Quand on ne pouvait pas les drainer, on ne pouvait pas les drainer... *(Kareis)* ; **Hag an hesk neu'n dé holo ur bern voenn pe ur bern plous, ar re-s(e) oa traou hag a zizoure abominabl !** : Et alors la laîche pour couvrir un tas de foin ou un tas de paille, c'était quelque chose qui drainait formidablement ! *(Ponvel)* ; **Gwajeier ba'r prajeier, dé zizouriñ (a)nê, pe ar re-ell dé lakad dour war'nê, lod oa re blad, vis(e) daw dizouriñ (a)nê** : Des rigoles dans les prairies, pour les drainer, ou les autres pour y mettre de l'eau, certaines étaient trop plates, il fallait les drainer *(Kergloff)*

◆ Égoutter (du linge...) ; **Ga da zorn a zizoures anê mod-se ha goude neuhe, da zispenn anê un tamm, da reiñ o form dê ha goude neuhe feriñ 'nê raog vijent re sec'h !** : Tu les égouttais ainsi à la main et alors après, pour les défaire un peu, pour leur donner leur forme et alors ensuite les repasser avant qu'ils n'eussent séché *(Skrigneg)*

**DIZOUSSAÑ** [di'zusə] : vb. ; (**da -**) (pour) Être définitivement doux

✗ *cf.* : ***doussañ***

**Laezh douss da zoussañ ha da zizoussañ** : Du lait doux pour être doux et définitivement doux *(An Uhelgoat)*

**DIZRAILHAÑ** [di'zraʎə] : vb. ; Déchiqueter

✗ *syn.* : ***drailhañ***

**Dizrailhet ar bach ga'n a(v)el** : La bâche déchiquetée par le vent *(Plouïe)* ; **Dizrailhet ar lampéres ga'r c'hi** : La sauterelle est déchiquetée par le chien *(Plouïe)*

**DIZRÉÑVEL / DIZNÉÑVEL** [di'zrẽ:vəl] [di'znẽ:vəl] : [***dereuell*** 1499 ; ***disreueli*** 1659] vb. ; Imiter

✗ *syn.* : ***ober evel***

**Ar re-he oar disnéñvel !** : Ils ont l'habitude d'imiter ! *(Skrigneg)* ; **Ar gegined a zizréñvel ar loned-all** : Les geais imitent les autres bêtes *(Poullaouen)*

**DIZRO** ['di,zro] : [***disro*** 1732] ad ; Isolé (-e)

✗ *m. comp.* : ***tro-dizro*** ; & *cf.* : ***distro, tro***

**Un toull dizro** : Un trou isolé *(An Uhelgoat)*

**DIZROIÑ** [di'zrɔj] : [***disreiñ*** 1825] vb. ; Faire demi-tour / Se retourner

✗ *syn.* : ***distroiñ*** ; & *cf.* : ***troiñ***

◆ Faire demi-tour ; **'Ho kime dizroiñ toud ha 'h i ba da blass !** : Tu n'auras qu'à faire demi-tour toute et tu iras à ta place ! *(Plouïe)* ; **An hent da zizroiñ oa penn da benn war-grec'h** : La route pour retourner était en côte de bout en bout *(An Uhelgoat)*

◆ Se retourner ; **Ar re-mañ neuhe na dizrôet da sell(ed) deusontoñ** : Ils se sont alors retournés pour le regarder *(Skrigneg)*

➢ **Troiñ-ha-dizroiñ** : Tourner en rond ; **Troiñ-ha-dizroiñ pa(d) (a)n de !** : Tourner en rond toute la journée ! *(Plouïe)*

**DOARE** ['dwɑːre] : [***doare*** XVI[e]] n.m. ; Genre / Manière

✗ *cf.* : ***fesson, mod***

➢ **Male(ü)rus e damm doare** : Dans une situation précaire *(Skrigneg)*

**DOC'H** [dɔh] : prép. ; De / Du / Selon / À / Contre (cf. **deus, deuh**, etc.)

**DOIÑ** ['dɔj] : [***dezuiff*** 1499 ; ***dozwi*** 1716] vb. (p.p. **dôet** ['doːᵊd-t] ['dojəd-t] **doret** ['dɔːrəd-t]) ; Pondre

✗ *cf.* : ***ato, lapouss, vi, yar***

**Yedal ar yer da hond da zoiñ** : Surveiller les poules pour savoir où elles vont aller pondre *(Plouïe)* ; **Dôet** ['dojəd-t] **é ar vi, koueet ba'n neizh** : L'œuf est pondu, tombé dans le nid *(Lannedern)* ; **Ar yar zo (o) toiñ** : La poule est en train de pondre *(Lannedern)* ; **Hemañ oa vaet da gerc'had ur vi dô(e)t ga'r yar ba tu-ell ar stêr** : Il était allé chercher un œuf pondu par la poule de l'autre côté de la rivière *(Kleden)* ; **Na deus pet(r)a goñsev hezh, n'ounn ket 'è : Doiñ a rent ? Pe gan(iñ) a rent 'nê mod-all ?** : Ni de quelle manière est-il conçu, je ne sais pas non-plus : Pondent-ils ? Ou sinon les enfantent-ils ? *(Skrigneg)* ; **Pudur ur momed a oa, me leske 'nê in libert(e) un tamm, sete houzh 'h ee da zoiñ ba'h ar gwasked** : Puisqu'il y avait une période, je les laissais un peu en liberté, elles allaient donc pondre à l'abri du vent *(Skrigneg)* ; **Gwraet vije trukou ! Eh ! Ha pa vije ka(v)et vïou ba'h ar harzh, pudur ar yir 'h ee da zoiñ ba'h ar girjer partoud, pugur vïent in liberte** : On faisait des arnaques ! Eh ! Et lorsqu'on trouvait des œufs dans la haie, puisque les poules allaient pondre partout dans les haies, puisqu'elles étaient en liberté *(Skrigneg)* ; **Pa vije gwel(et) lod deuh ar baotred, an dra-he oa ket o afer sañset : Mond da wel(ed) 'hañw nije doret ar yir, pa vije gwelet 'h o(be)r, lar hezh so ur goges !** : Lorsqu'on voyait certains hommes, ce n'était censément pas leurs affaires : Aller voir si les poules avaient pondu, quand on les voyait faire, on disait que c'est un « koges » *(Skrigneg)* ; **Hag ar yir gwich-all vije toud er-maes, sell ar reñ-he ree o neizh lem a teue da joñj dê hag ar piked ouïe pe-lec'h vije ar reñ-he 'toiñ hag a'h ee an uiou toud gante** : Et autrefois les poules étaient toutes dehors, elles faisaient donc leur nid là où ça leur prenait, les pies savaient où elles pondaient et elles emportaient tous les œufs *(Skrigneg)* ; **Yar-glochéres ! A-wechou 'vel vïe ket vïou gate, ar re-h(e) jome dan o loch ah(e) ! Ha doïñ ragn ket 'è ha 'benn-neuhe ouïemp mond** : Poule glousseuse ! Parfois comme elles n'avaient pas d'œuf, elles restaient là sous leur hutte ! Et elles ne pondaient pas non-plus, nous avions pour-lors l'habitude d'aller (prendre la poule) *(Laz)*

**DOKTEUR** ['doktər] : [***doctor*** 1612] n.m. ; Docteur

✗ *syn.* : ***medissin*** ; & *cf.* : ***diskonter***

**Kalz tud vïe 'kaoud hezh 'è, an dokteur Louï** : Beaucoup de gens allaient aussi le trouver, le docteur Louis *(Plonee)*

**DOMAJ** ['doməʃ] : [n.m. ***doummag*** 1464 ; ***domaig*** XVI[e]] ad. ; Dommage

**Domaj é meus ket delc'het 'nê !** : C'est dommage que je ne les ai pas conservées ! *(Skrigneg)* ; **Be a zo ra(w), domaj é la vé ket favoriset** : Il y a de la chaux, c'est dommage que ça ne soit pas favorisé *(Skrigneg)* ; **Med ne ouïent ket petra zo ba o zreid ! Ha se zo domaj !** : Mais ils ne savent pas ce qu'ils ont dans leurs pieds ! Et ça c'est dommage ! *(Plourac'h)* ; **Meump ket gwelet kalz a dud deus Poullaouen ha se zo domaj !** : Nous n'avons pas vu beaucoup de gens de Poullaouen et ça c'est dommage ! *(Poullaouen)* ; **Domaj é n'eus ket voien da vusuliñ panever da se ma gwraet ur bariadenn ganec'h !** : C'est dommage qu'il n'y a pas moyen de mesurer sans quoi j'aurais fait un pari avec vous ! *(Poullaouen)*

**DOMINO** [domino] : [***domino*** 1732] n.m. ; Domino (surtout le jeu)

**Med an dra-he vije c'hoarïet p(é) oan bugul ha meus ket klêt (ne)med domino ha merk-ha-tregont !** : Mais on jouait à ça quand j'étais enfant, je n'ai entendu (parler) que de domino et de merk-ha-tregont ! *(Skrigneg)*

➢ **C'hoari domino** : Jouer aux dominos ; **Lod vé c'hoa(r)i kartou, lod-all c'hoa'i domino** : Certains jouent aux cartes, d'autres aux dominos *(Plouïe)* ; **Hag a vé an dén da beb merc'her c'hoa'i kartou ha c'hoa'i domino** : Et on joue aux cartes et aux dominos chaque mercredi *(Skrigneg)*

**DON** ['dɔ̃:n] : [***don*** 1499] ad. ; Profond (-e) / Profondément

✗ *m. dér.* : ***donded, donder***

◆ Profond (-e) ; **Oh ya ! Don a-walc'h a vijent hañ !** : Oh oui ! Ils étaient assez profonds hein ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! Pass ken don-se, a-peu-prè mo(d)-se, 'vel ar werenn ahe** : Oh ! Pas si profond que ça, à-peu-près comme ça, comme le verre là *(Skrigneg)* ; **Ya, n'é ket gwelloc'h goude vé don, pudur vé sa(ve)t dou(a)r dê goude** : Oui, ce n'est pas mieux même si c'est profond, puisqu'on les bute ensuite (patates) *(Skrigneg)* ; **Oh ! An ed ziwanè mad heñ ! Vïent ket re don ha don walc'h vïent memes-tra** : Oh ! Le blé germait bien hein ! Il n'était pas trop profond, mais assez profond malgré tout *(Kareis)* ; **Gwajou vise gwraet, pass gwal don, an dra-s(e) zepand deus ar mod vis(e) war an douar !** : On faisait des ruisseaux, pas très profonds, ça dépend comment c'était sur le sol ! *(Kareis)*

◆ Profondément ; **Ya ha pa vent laket re don vent pell 'tond maes an dou(a)r neuhe !** : Oui et lorsqu'on les met trop profondément, elles mettent alors du temps à sortir de terre ! *(Skrigneg)* ; **Kalz a greus an douar kalz re don hag a lah toud ar preñved e-barzh** : Beaucoup creusent la terre trop profondément et tuent les vers qui s'y trouvent *(Skrigneg)* ; **Hag ar marc'h, heñw zerc'h d'ond war-raog ha ma 'h a donnoc'h barzh, eh beñ jomo ahe gis-se...** : Alors que le cheval, il continue d'avancer et s'il va plus profondément, eh ben il y restera… *(Kleden)*

➢ **Don-mat** : Sacrément profond (-e) ; **Me meus bet gwel(et) wechou vïe plantet troad ar vorc'h 'barzh ha vïe don-mat heñ !** : J'ai eu vu parfois y enfoncer le manche de la fourche et c'était sacrément profond hein ! *(Brennilis*

➢ **Gwachou don** : Ruisseaux profonds avec dérivations ; **Evid dizouriñ douar gwléb vé red ober gwachiou-don** : Pour drainer la terre humide, il faut faire des ruisseaux profonds avec dérivations *(Plouïe)*

➢ **Poull don** : Lac ; **Me zo hond da gerc'hed ur poues, un min da lakad, ar mod-se 'h i ha da sklapañ 'han(ou)t ba'h ar poull-don zo a(ho)nt ar hi-(ho)nt ha 'h añw da gerc'hed ar poues-t(e) d'ar yêr hag ar mod-se Yann a vefomp disklabet deuh-ouit !** : Je vais chercher un poids, une pierre à placer, comme ça tu iras et je te jetterai dans le lac qui se trouve là-même, je vais chercher ce poids à la maison et comme ça nous serons débarrassés de toi Yann ! *(Skrigneg)*

**DON** ['dɔ̃:n] : [***donn*** 1790] n.m. (pl. **-iou** |'dɔ̃.nju]) ; Fond / Profondeur

✗ *syn.* : ***dan, foñs, lost***

**Ha 'tee-heñw trem(a) an don, med c'hwi renk bi digourdi ba-dreñw da jañch tu d'an ar ha vounnus, kar (a-)wechou vé daw doc'h rekulañ (a)nèi, digass (a)nèi (a-)dreñw** : Il venait jusqu'au fond mais, tu devais être dégourdi derrière pour retourner la charrue et rapidement, car parfois il te faut la reculer, l'amener en arrière *(Kleden)*

**DOND** [dɔ̃n(d-t)] : [vx. br. ***diminet*** ; ***donet*** 1499 ; ***dont*** 1716] vb. (base vb. **deu / dà**) ; Venir / & Arriver / Devenir / & p.p. Avancé (-e) en âge

✗ *m. dér.* : ***haddont*** ; *syn.* : *(arriver)* ***c'hoarveo, digoueo, erru*** *(devenir)* ***mond da***

◆ Avancé (-e) en âge ; **Ar re-all oa deut un tammig, ar re oa deut gouest d'n-im joukour !** : Les autres étaient un peu plus avancés en âge, ceux qui étaient capables de s'entraider ! *(Laz)* ; **Ma ! Hañw oa-ñw deut un tamm (me)mes-tra ha 'h ee da chacheal, oa pe(va)r bla ha pe(va)r-ugent** : Eh bien ! Il était quand-même un peu avancé en âge et il allait chasser, il avait quatre-vingt-quatre ans *(Speied)*

◆ Arriver ; **Deut da-beteg ar riñvier, na teu(o)nt ket avañsetoc'h** : Arrivées jusqu'à la rivière, elles ne viennent pas plus en avant *(Berrien)*

◆ Devenir ; **Ha c'hoazh hezh teu gwenn goude** : Et encore il devient blanc après *(Skrigneg)* ; **An dud teuient ket da ve ken kozh...** : Les gens ne devenaient pas si vieux *(Plouïe)* ; **Bremañ on deut re gozh ! Sete rôet plass d'ar re-yowank bremañ !** : Je suis maintenant devenu trop vieux ! Donc faites place aux jeunes maintenant ! *(Plonee)* ; **Ha sete me oa deut hardi mechañs, pé vé daw d'an nen d'ond teu a-walc'h !** : Et j'étais donc sûrement devenu hardie, quand il le faut on le devient bien ! *(Ar C'hastell-Ne)*

◆ Venir ; **Deus ganemp** : Viens avec nous *(Berrien)* ; **Deus en ti dizhtu** : Viens de suite dans la maison *(Skrigneg)* ; **Ganem(p) oa deut** : Il était venu avec nous *(Berrien)* ; **Deut oa an nos neuhe** : La nuit était donc venue *(Berrien)* ; **Moien zo doc'h dond** : Vous pouvez venir *(Landelo)* ; **Ale ! Deut d'ho lein !** : Allez ! Venez manger ! (repas de midi) *(Skrigneg)* ; **Ah ! Deus da wel (a)ha(n)on !** : Ah ! Viens me voir ! *(Skrigneg)* ; **Deus pe-lec'h oa hemañ da zond** : D'où est-ce qu'il venait ? *(Plouïe)* ; **Daon ! 'Tond deus pe-lec'h (e)mout ?** : Dam ! Mais d'où viens-tu ? *(Skrigneg)* ; **Ah beñ an dra-he tà dou-ouiñ ma-hun !** : Ah ben ça vient de moi ! *(Plourac'h)* ; **N'oc'h ket deut da wel aha(n)on-me memes-tra** : Vous n'êtes quand-même pas venu me voir *(Skrigneg)* ; **Med deuh an dra-he teue un tamm 'è sur walc'h !** : Mais ça venait sûrement aussi un peu de ça ! *(Skrigneg)* ; **Ha sete tàe ar me(v)el da ti ma yontr da Kerern** : Et donc le valet de ferme venait chez mon oncle à Kerelan *(Speied)* ; **Ale ! Deus 'ta war ma gein ! Hag er roud !** : Allez ! Viens sur mon dos ! Et en route ! *(Plonee)* ; **Me zo deut da zigass un tamm koat dec'h da dommañ** : Je suis venu vous apporter un peu de bois pour vous chauffer *(Skrigneg)* ; **Deut oa memes-tra, pugur ouïe da-beked pe-lec'h mond** : Il était quand-même venu puisqu'il savait jusqu'où aller *(Plouïe)* ; **Tàen d'ar mêri ha (e)n-om okupen deus an eleksionou** : Je venais à la mairie et je m'occupais des élections *(Kalaner)* ; **Da gentañ toud teuen da zeb d'ar gêr an alïessañ ma hellen dond** : Au tout début je venais manger à la maison le plus souvent possible *(Plouïe)*

- **An amzer zo da zond** : Le temps à venir ; **An dra-he zepanta deus an amzer zo da zond, ma vé ket skorn é engal, zo moien d'o(be)r sañset** : Ça dépend du temps à venir, s'il n'y a pas de gel c'est égal, on est censé pouvoir faire *(Skrigneg)*
- **An arc'hant teu ba'n ti** : L'argent rentre ; **Ah beñ an arc'hant deue ba'n ti 'vat !** : Ah ben l'argent rentrait ma foi ! *(Sant-Wazheg)*
- **Be deut mad** : Être (le) bienvenu ; **Me lar dit 'n hi(ni) vije rôet ur bann'h-gwin daoñ, heñ oa deut mad !** : Je peux te dire que celui à qui on donnait un verre de vin, il était le bienvenu ! *(Skrigneg)*
- **Be o hond** : Partir (être en train de le faire) ; **'Hond deja (e)mout ? Daon ! Koulskoude é a-bred c'hoazh !** : Tu pars déjà ? Pourtant il est encore tôt ! *(Skrigneg)*
- **Be o hond ha 'tond** : Être en train d'aller et venir ; **Hag hezh oa deut neuhe mechañs da aneo (aha)namp ha me vise hond ha tond ato d'ober ma missionou** : Et il avait sûrement fini par nous reconnaître moi qui allais et venais tout le temps pour faire mes missions *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Be o tond da + *vb.*** : Venir de + *vb.* ; **Ar veuc'h zo tond da alañ ha neus bet un tarow bihen** : La vache vient de vêler c'est un petit taureau *(Pleiben)*
- **Be o tond deus** : Venir de / Revenir de ; **Me zo 'tond deus tibiñ ma c'hoan** : Je reviens de mon repas du soir *(Skrigneg)*
- **Be o tond en-dro** : Être de retour ; **Nann, me(d) 'tond en-dro (e)maint, pegur an dra-he zo skrivet war ar journal ahe !** : Non, mais ils sont de retour, puisque c'est écrit là dans le journal *(Plouïe)*
- **Da hortos *ub.* da zond** : En attendant la venue de *qqn.* ; **Da hortos marc'hadourien da zond** : En attendant la venue des marchands *(An Uhelgoat)*
- **Da zond / D'ond** : À venir ; **Komañs a ra an naon d'ond din** : Je commence à avoir faim *(Plouïe)* ; **Ha as(e) vis(e) barrennou-hou(a)rn hag a stagè deus houm(añ) da zond deuh houzh ha deus houzh d'ond amañ ha da zond am(añ) ha da zond am(añ) b(l)am dê d'o(be)r blok toud pet(r)a !** : Et là il y avait des barres de fer qui s'attachaient à celle-là pour s'adapter à celle-là et de celle-là pour aller ici, pour venir ici et pour venir ici, afin qu'elles fassent toutes bloc quoi ! *(Karais)*
- **Deus an nec'h da zond d'an traoñ** : Du haut vers le bas ; **Hag a vis(e) laket deus an nec'h da zond d'an traoñ, ar mo(d)-s(e) papred goueè ket gwech e-bed** : Et on le mettait (la cheville) du haut vers le bas, ainsi en tout cas elle ne tombait jamais ! *(Kareis)*
- **Deus 'ta** : Viens ! / Vas-y ! ; **Ale, deus 'ta neuhe !** : Allez, vas-y alors ! *(Skrigneg)*
- **Deut é** : Il est venu / Il a grandi / & Ça y est ; **Deut é !** : Ça y est ! *(Plouïe)* ; **Me meus tamm tru(e) deuhoute pé vegn deut goud(e) vo daw dê o(be)r** : J'ai un peu de pitié pour eux lorsqu'ils grandissent après il leur faut faire *(Skrigneg)*
- **Deut en-dro !** : Ça recommence ; **Deut en-dro, ar bresel !** : Ça recommence, la guerre ! *(Plonee)*
- **Deut so ur (c'hoar/breur) dit** : Tu viens d'avoir un (-e) (sœur/frère) ; **Ah ! Deut so ur c'hoar vihen dit ! – Ah bon 'ha ! Hañ ! Kontant oun 'ha ! Me(d) ma vé ket ma zud 'vid sevel 'nèi, me a rey !** : Ah ! Tu viens d'avoir une petite sœur ! – Ah bon ! Han ! Ma foi je suis content ! Mais si mes parents ne peuvent pas l'élever, moi je le ferai ! *(Skrigneg)*
- **Dond a-benn** : Y arriver / Réussir ; **Med mod-all (e)vid (e)n-om zivertissañ teuomp a-benn memes-tra** : Mais autrement nous arrivons quand-même à nous divertir *(Skrigneg)*
- **Dond a-benn da + *vb*** : Arriver à + *vb.* ; **Teuin ket (a-)benn d'ober anaoñ ba'r mare** : Je n'arriverai pas à le faire dans les temps *(Plouïe)* ; **Tà ket 'benn dé jech e anal gantoñ kin, da respirañ...** : Il n'arrive plus à reprendre son souffle, à respirer... *(Kleden)* ; **Mechañs teuin a-benn d'ober un tamm kaos bennag ganoc'h** : Il y a des chances que j'arrive à faire un brin de causette avec vous *(Landelo)*
- **Dond a-benn deus** : Venir à bout de ; **Me teu 'benn deuhoute toud** : Je viens à bout de tous ceux-là *(Berrien)* ; **Oa ket gouest d'ond 'benn deuhoutoñ** : Il n'arrivait pas à venir à bout de lui *(Plonee)* ; **Debet vent, eint aet gad ar melved ! Ar melved a teu 'benn deusoute** : Elles sont mangées, prises par les limaces ! Les limaces en viennent à bout *(Skrigneg)* ; **Med ga'r gouraj, ga chikour deus tud deus a-bell oamp deut 'benn deus an tan** : Mais par le courage, et avec l'aide des gens de loin nous étions venus à bout du feu *(Plouïe)*
- **Dond a-dreñw** : Reculer ; **Ya, kar ur veuc'h, ma 'h ee ba-lec'h zo bouilhenn, ma santè 'n dra-s(e) 'hond barzh, tàè 'dreñw** : Oui, car une vache, si elle allait là où il y a une fondrière, si elle sentait ça entrer, elle reculait *(Kleden)*
- **Dond añves war** : Mordre sur / S'avancer sur ; **Oan ket deut añves war an hent** : Je ne m'étais pas avancé sur la route *(Berrien)* ; **Deut é añves deliou ar gwe war ar park** : Les feuilles de l'arbre mordent sur le champ *(Plouïe)*
- **Dond a ra kaos ganomp** : On en vient à parler ; **Wechou teue kaos ganomp ar mo(d)-se lar lod vïe bet ba Paris ha pé teuegn en-dro ouïegn ket ur pos brezhoneg !** : Parfois on en venait à parler comme ça que certains avaient été à Paris et lorsqu'ils revenaient, ils ne savaient pas un mot de breton ! *(Brennilis)*
- **Dond a ra un disfi daoñ** ; La méfiance le gagne ; **Ma ! Kreis an noñs oa deut un tamm disfi daoñ** : Eh bien ! En pleine nuit la méfiance le gagna *(Skrigneg)*
- **Dond ar c'hleñved war'naoñ** : Être atteint par la maladie ; **Deut ar c'hleñved war'naoñ** : Il fut atteint par la maladie *(An Uhelgoat)*
- **Dond ba-droad da** : Obtenir le droit de ; **Med eh ! Pé oamp komañset, pé oamp deut ba-droad d'ond dé bil(ad), diskar ar c'hoat d'o(be)r ar vagod pe fout petra ! Pé blijè ket domp, ale ! An harpon war'nèi ha mad pell-zo !** : Mais eh ! Lorsque nous commençâmes, lorsqu'on obtint le droit d'aller abattre le bois pour faire les fagots ou peu importe quoi ! Quand ça nous plaisait pas, allez ! Un coup de scie passe-partout eh puis basta ! *(Kleden)*

- **Dond ba e benn** : Se rappeler / Revenir à l'esprit ; **Med brem(añ) tà ket ba mé fenn** : Mais maintenant ça ne me revient pas *(Speied)* ; **Me meus bet gwelet toud an dra-he ha houzon papred, med daw é daoñ dond ba ma venn** : J'ai eu vu tout ça, et je sais toujours, mais il faut que ça revienne *(Plouïe)*
- **Dond ba e soñj** : Passer par la tête ; **Pep-hini lar pezh teu ba e soñj** : Chacun dit ce qu'il lui passe par la tête *(Berrien)*
- **Dond ba-plass *ub.*** : Venir prendre la place de *qqn.* ; **Ha petra ra an heñi zo deut ba e blass ?** : Et que fait celui qui est venu prendre sa place ? *(Plouïe)*
- **Dond ba'r bed** : Venir au monde ; **Triverc'h vla pé voan deut ba'r bed ha goud(e)-se...** : Dix-huit ans lorsque je suis venue au monde ha ensuite... (Sant-Wazheg) ; **Deuh un' ha neus miser, un tamm mouss ha un' miser (é) tond ba'r bed, ah heñ é an tamm traou chimudig !** : Sur un qui a de la misère, un petit enfant, un qui a de la misère à venir au monde, ah lui c'est la petite chose chétive *(Laz)*
- **Dond ba'r mod** : Devenir à la mode ; **Oa ket deuet ba'r mod c'hoazh** : Ce n'était pas encore devenu à la mode *(Kleden)*
- **Dond barzh** : Pénétrer / Réussir ; **(E)vid ampech an dour d'ond barzh** : Pour empêcher l'eau de pénétrer *(Berrien)* ; **Nann, dond e-barzh na ket (a) zroed** : Non, il n'avait pas le droit d'y pénétrer *(Skrigneg)* ; **Med daw vis(e) lesken (a)nèi da zond barzh, da sterd(añ) (a)nèi mad petra !** : Mais il fallait la laisser rentrer, pour bien la serrer quoi ! *(Kareis)* ; **Goud(e) oan deut barzh memes-tra pugur ma (e)n-om laket d'essañ o(be)r un dra menneket** : Après j'avais quand-même réussi puisque je me mis à essayer de faire quelque chose *(Kallag)*
- **Dond bew en-dro** : Reprendre vie
- **Dond da c'hoant da *ub.* da + *vb.*** : Venir l'envie à *qqn.* de + *vb.* ; **Vij(e) ket moien da bad ! Sete ken a teue da c'hoant dit da 'n-om gravinad !** : On ne pouvait pas tenir ! De telle sorte qu'il te venait l'envie de te gratter ! *(Skrigneg)*
- **Dond d'an trow** : Descendre ; **Ha deut da ev(añ) i vann'h d'ar bourk da trow** : Et il est descendu boire son coup au bourg *(Skrigneg)*
- **Dond d'ar gêr** : (Re)venir à la maison ; **Ar re-s(e) tàey d'ar gêr !** : Ils reviendront à la maison ! *(Kleden)* ; **Ha oa deut d'ar yêr da gaoud e wreg** : Et retourna à la maison rejoindre sa femme *(Skrigneg)*
- **Dond da gompren** : Réussir à comprendre ; **Ah ! Tamm-ha-tamm, (me)mes-tra, teuen da gompren ha da ziskiñ** : Ah ! Petit à petit j'arrivais quand-même à comprendre et à apprendre *(Berrien)*
- **Dond da gozh** : Se faire vieux (vieille) ; **Ahe teuent da gozh memes-tra** : Là ils se font quand-même vieux *(Berrien)*
- **Dond da grenañ** : En arriver à trembler ; **Deut a oan da grenañ !** : J'en étais arrivé à trembler ! *(Berrien)*
- **Dond da-heul** : Suivre (en venant) ; **Me oan ket gouest da zond da-heuilh ar re-he da dap anê** : J'étais incapable de les suivre pour les attraper *(Plouïe)*
- **Dond da *ub.*** : Venir (à l'esprit) ; **Na teu ket (din)** : Ça ne me vient pas *(Plouïe)* ; **Dond a ra kalz draou din-me** : Il me vient plein de choses *(Lokmaria)*
- **Dond da *udb.*** : S'attaquer à *qqchose* (légumes par des animaux) ; **Matrehe gaveint tro-walc'h (a) draou hardi ha pé vé ket kin ba lec'h-all teuient d'ar patates** : Peut-être trouvaient-ils assez de choses, et quand ils n'ont plus ailleurs ils s'attaquaient aux patates *(Plouïe)* ; **Bet oa bet un' 'lakad larssou 'vïe d(a) zivé, vis(e) esseiet tap ar lapin(e)d 'tond da zeb betrabes, ar jounai, ar jounai zo d'ar saout c'hoazh : N'é ket 'r lapin(e)d é tàe dê, ar lou(a)rn tàe dê !** : Y en a eu un dernièrement qui était allé mettre des collets, il essayait d'attraper les lapins venant manger les betteraves, les choux-navets qui sont encore pour les vaches : Ce ne sont pas les lapins qui s'y attaquaient, c'étaient le renard qui s'y attaquait ! *(Speied)*
- **Dond da soñj da + *ub.* (deus / da)** : (Re)venir à l'esprit de *qqn.* (de) / Se mettre en tête de ; **Bremañ zo deut da soñj din** : Ça m'est revenu maintenant *(Plouïe)* ; **Himañ tàe da joñj daoñ deus pezh noè laret an alvokad daoñ** : Il lui venait à l'esprit ce que lui avait dit l'avocat *(Kergrist)* ; **Brem(añ) so deut d(a) choñj din, meus klêt mé sad lar an dra-(ho)nt** : Maintenant je me rappelle, j'ai entendu mon père parler de ça *(Speied)* ; **Oh ! Pet(r)a vije gwraet deus hezh ?! Ma ! Teu ket da joñj din...** : Oh ! Comment on l'appelait déjà ?! Eh bien ! Ça ne me vient pas... *(Skrigneg)* ; **Deut voa da joñj din d'ober ur gwel doc'h ha da weled pesse mod yê an traou** : Il m'était venu l'idée de vous une visite ainsi que de voir comment ça allait *(Plonee)* ; **Med ar bla war-lerc'h, ma dud-kàer oa deut da joñj dê d'o(be)r ur *stabulation libre* 'è** : Mais l'année qui suivie, mes beaux-parents se mirent en tête de faire également une stabulation libre *(Lokarn)* ; **Matre'n oa, med me meus ket bet klêt, tà ket dé joñj diñ lar meus bet klêt, nann** : C'était peut-être, mais moi je n'ai pas entendu, je ne me souviens pas de l'avoir entendu, non *(Kleden)*
- **Dond dour (deus / war) e hinou** : L'eau qui vient à la bouche ; **Oy mi tàe an dour war ma ginou pa welen an dra-se** : Holala ! L'eau me venait à la bouche quand je voyais ça *(An Uhelgoat)* ; **Hemañ teue an dour deuh i hinou, paotr-kaezh, pé na gwel(et) ur pezh rost 'tond war an daol** : Il lui venait l'eau à la bouche, mon pauvre, lorsqu'il vit qu'un gros rôti fut apporté sur la table *(Skrigneg)*
- **Dond dour war e zowlagad** : Les larmes qui montent aux yeux ; **Dour teue war e zowlagad** : Les larmes lui montaient aux yeux *(Lokered)*
- **Dond d'un taol** : Venir d'un coup ; **An dra-he teu ket d'un taol ar mod-se** : Ça vient pas d'un coup comme ça *(Plouïe)*
- **Dond da vervel** : Venir à mourir ; **Med ar wreg oa deut da vervel ha goude oa chomet an tri baotr ga'r roue** : Mais l'épouse vînt à mourir et après les trois garçons étaient restés avec le roi *(Lokered)*
- **Dond da ve skuizh** : Commencer à en avoir marre ; **Het' a-wechou teue (a)n dud da ve skuizh un tamm** : Les gens commençaient à en avoir marre *(Plouïe)*
- **Dond deus** : Provenir de ; **Ar boued teu deus an douar** : La nourriture provient de la terre *(Plouïe)*

- **Dond dre vertu ar Spered Santel** : Venir (au monde) par la force du Saint Esprit (sans père) ; **Oh ! Ma vaotrig-powr ! Hezh so deut dre vertu ar Spered Santel** : Oh ! Mon pauvre petit ! Il est venu (au monde) par la force du Saint Esprit *(Plouïe)*
- **Dond e jeu gantoñ** : Être à son affaire ; **Ah ! Te zo bet ba'r skol (a)boe (e)mout c'hoa(r)i ahe sur walc'h ! Bremañ teu da jeu ganes 'ha !** : Ah ! Tu es sûrement allé à l'école depuis que tu t'actives là ! Maintenant tu es à ton affaire ma foi ! *(Skrigneg)*
- **Dond en-dro** : Revenir ; **(A-)benn teue deliou ba'r gwe en-dro** : Quand les arbres retrouvent leurs feuilles *(Sant-Herod)* ; **Dond en-dro (a-)benn (im)berr da hanter-nos just** : Revenir ce soir à minuit pile *(Landelo)* ; **Me teuy en-dro (heb-dale / damait)** : Je reviendrai (sans tarder / bientôt) *(Pleiben)*
- **Dond en-dro** : Fonctionner ; **Set(u) neuhe mamp gelvet re ar bourk da lak ar c'hloc'h d'ond en-dro (e)vid gelved tud d'ond da jikour (a)ha(n)on da lao an tan** : Nous avons donc alors appelé ceux du bourg pour qu'ils fassent sonner la cloche pour appeler les gens à ma rescousse pour éteindre le feu *(Plouïe)*
- **Dond evel** : Venir comme ; **Deut oa evel sakrist** : Il était venu comme sacristain *(Lokmarïa)*
- **Dond ga'n dour** : Pousser grâce à l'eau (plante) ; **Ba serten tachennou vise daw kass dour ! Ha war-lerc'h vis(e) gwraet gwajou bihen neu'n da lakad dour partoud pet(r)a ! Pugur ar yeot tàè ga'n dour !** : On envoyait de l'eau sur certains terrains ! Et après on faisait alors de petits ruisseaux pour mettre l'eau partout ! Puisque l'herbe pousse grâce à l'eau *(Kareis)*
- **D'ond (/da vond) ha da zond** : Pour aller et venir ; **D'ond ha da zond d'ar park a'h ees war-gein ar c'heseg** : Pour aller et venir au champ, tu allais souvent à dos de cheval *(Skrigneg)*
- **Dond ha mond maes** : Rentrer et sortir ; **Amañ 'gi-mañ oa ar speuradenn da zond ha d'ond maes deuh an ti** : Ici-même il y avait le couloir cloisonné pour rentrer et sortir de la maison *(Kolloreg)*
- **Dond-kuit** : S'enfuir ; **Ha serr frek(añ) ha difrek(añ), Gewr bras na gall dond-kuit** : En se contorsionnant, le grand Gewr put s'enfuir *(Landelo)*
- **Dond mad da + *vb.*** : Être à point pour ; **'Benn oa deut an aval-douar mad dé dennañ, an hanter d'an aval-douar oa aet gantoñ hag an hanter oa chom(et) ganomp** : Quand les pommes de terres sont à point pour être arrachées, il prenait la moitié des pommes de terres et la moitié restait pour nous *(Sant-Wazheg)*
- **Dond maes** : Sortir (de) ; **Tay ket maes** : Ça ne sortira pas *(Kleden)* ; **Petra wel heñw (é) tond maes ?!** : Que voit-il sortir ?! *(Landelo)* ; **Deut é e dreid maes he fleñch** : Son pied est sorti de sa vulve (pour un veau par ex.) *(Plouïe)* ; **Pé oè dàet an dud maes an ilis** : Lorsque les gens furent sortis de l'église *(Kergrist)* ; **Kuit dèoñ da zifrekañ barzh an dour da zond maes en-dro** : Afin d'éviter de se débattre dans l'eau pour ressortir *(Kolloreg)* ; **Ba'r feurmou lec'h vise ar labour teue an dud maes da c'hwec'h eur deuh ar mintin** : Dans les fermes où il y avait le travail les gens sortaient à six heures du matin *(Plouïe)* ; **Ha (a-)benn dond maes deuh ar prijon goude-se, ma poa arc'hant teueh-maes** : Et ensuite pour sortir de la prison, si tu avais de l'argent tu sortais *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Dond traoñ diwar ur marc'h** : Descendre d'un cheval ; **Deus traoñ dewar da varc'h !** : Descends de ton cheval ! *(Plonee)*
- **Dond *udb.* gantoñ** : Apporter *qqchose* ; **Lod-all teuie kilornou gate** : Certains autres apportaient des seaux *(Plouïe)* ; **Toud-toud ar re tàe da lao an tan tàe ur c'hilhornad gate** : Tous ceux qui venaient éteindre le feu apportaient un seau plein *(Speied)*
- **Dond *udb.* gantoñ en-dro** : Rapporter *qqchose* ; **Kalz oa aet, med lod d'anê-gn n'eus ket deut nitra gate en-dro, lod-all ya** : Beaucoup sont partis, mais certains d'entre eux n'ont rien rapporté, d'autres oui *(Sant-Wazheg)*
- **Dond *udb.* war** : Attraper *qqchose* (maladie) ; **Deut é ar pas war'ha(no)n-me** : J'ai attrapé la toux *(Plouïe)*
- **Dond ur c'hwezh ga *u(d)b.*** : Dégager une odeur ; **Holala ! C'hwezh fall teu gantoñ ! C'hwezh fall !** : Holala ! Il dégage une mauvaise odeur ! Une mauvaise odeur ! *(Laz)*
- **Dond ur fallaenn daoñ** : Tomber en défaillance ; **Deut oa ur fallaenn dèoñ, med diforfilet-heñw en-dro !** : Il était tombé en défaillance, mais il a repris conscience ! *(Laz)*
- **Dond war an oad** : Avancer en âge / Devenir vieux ; **Ha bremañ dre ma teu war an oad, daon ! N'andur ket kin...** : Et maintenant à mesure qu'il avance en âge, dam ! Il ne supporte plus... *(Skrigneg)* ; **Un dèn alïes tà mïoc'h anoudegezh daoñ dre ma tà war an oad** : Souvent un homme lui vient plus de connaissance à mesure qu'il avance en âge *(Kergloff)* ; **Ha vise lod deut war an oad ha kustum da vé (é) labourad alïes ba'r parkeier** : Et il y en avait certains âgés et habitués à travailler souvent dans les champs *(Plouïe)*
- **Dond war e gis** : Revenir sur ses pas ; **Deu(t) war ma gis** : Revenu sur mes pas *(Kalaner)* ; **Lec'h oa ar saout deut war e gis** : Là où les vaches vinrent sur ses pas *(An Uhelgoat)* ; **Toud an dra-s(e) na digasset (a)nèoñ da zond war i gis da wel(e)d Louïs** : Tout ça le ramena sur ses pas pour voir Louis *(Kleden)* ; **Aet da labourad da lec'h-all hag a neu'n a teu war o his d'ar vro** : Partis ailleurs travailler et alors ils reviennent au pays *(Skrigneg)* ; **Eizhte goude oa kuitêt ar chantier ha oan deu(t) war ma gis da labourad ba an antrepris ha ma ket kuitêt (a)nèi goude** : Une huitaine plus tard on quittait le chantier et je revenais sur mes pas pour travailler dans l'entreprise, ensuite je ne l'avais pas quitté *(Kalaner)*
- **Dond war e gont e-hun** : Se mettre à son propre compte ; **Med pé oan deut goude-se war ma gont ma-hun** : Mais lorsque après ça je me suis mis à mon propre compte *(Plouïe)*
- **Dond (mad) war-horre e véc'h** : Sortir des dettes / Sortir la tête de l'eau ; **Hezh é rus-rer, dond a ra (a-)benn da jom med hall ket dond mad war-horr' e véc'h** : Il végète, il réussit à rester, mais il n'arrive pas à sortir la tête de l'eau *(Plouïe)*
- **Dond war-lerc'h *ub.*** : Suivre *qqn.* ; **Ha dond barzh war ma lerc'h** : Et de me suivre à l'intérieur *(Plonee)* ; **Ur vouch zo ene ha ma selles war da lerc'h a teuy war da lerc'h** : Une chèvre se trouve là-bas et si tu regardes derrière toi elle te suivra *(Berrien)*
- **Dond war *ub.*** ; Rattraper *qqn.* / Tomber sur *qqn.* (fig.) ; **(E)maint 'tond, (e)maint 'tond war'namp !** : Ils arrivent, ils nous rattrapent *(Plonee)* ; **Med war'han(o)n-me teuefeh ket, me meus mignoc'h puissañs (e)vid**

**peus-te** : Mais moi vous ne m'aurez pas, j'ai plus de puissance que vous n'en avez *(Plonee)* ; **Hag un devezh, deut war'nèoñ en-dro, komañs chetañ mein war'nèoñ hardi ha fachet ar sant !** : Et un jour, elles lui retombèrent dessus et commencèrent à lui jeter activement des pierres, le saint se fâcha ! *(Landelo)*

- **Dre ma teu d'an traoñ** : À mesure qu'il descend ; **Oan deut maes ha me na atrap ur skubellenn da roiñ koat dèi, dre ma teue d'an traoñ** : Je suis sortie et j'ai attrapé un balai pour le rouer de coups (le rat), à mesure qu'il descendait *(Plouïe)*
- **Komandet da zond a-benn + *vb.*** : Commandé (-e) pour être livré (-e) pour + *vb.* ; **Ah(e) é komandet ar c'heveleg da zond 'benn o(be)r 'r chiminal** : Là le corbelet est commandé pour être livré pour faire la cheminée *(Skrigneg)*
- **Lakad *ub.* da zond + *ad.*** : Faire devenir *qqn.* + *ad.* ; **Ar youd-kerc'h neus laket 'naoñ da zond bras ha kreñw** : La bouillie d'avoine la fait devenir grand et fort *(Plouïe)*
- **Mar teu ar glô re warnoñ** : S'il prend trop la pluie ; **Vich(e) ket lesket re, kar mar vije chomet re, mar teue ar glô re warnoñ a teuie da suilhañ, oa ket mad neuhe, nann** : On ne le laissait pas trop, car s'il était resté trop, s'il prenait trop la pluie il roussissait, ce n'était alors pas bon, non *(Berrien)*
- **Mond d'ond** : Partir pour venir ; **Ha 'h añw da houll digati hag a'h amp d'ond dizhtu !** : Je vais lui demander et nous partons pour venir de suite ! *(Skrigneg)*
- **Mond-dond** [mɔ̃ndɔ̃n] : Aller-retour ; **Ah nann ! Ha nign teuemp ket d'ar gêr ! Ha nign reemp ket pe'r gilometr mond-dond 'benn dond...** : Ah non ! Nous ne revenions pas la maison ! Nous ne faisions pas quatre kilomètres aller-retour pour venir... *(Brennilis)*
- **Mond-ha-dond** : Aller-retour ; **An dour na goust nintra din, na goust din nemed mond-ha-dond !** : L'eau ne me coûte rien, ça ne me coûte que l'aller-retour ! *(Ar Fouillez)*
- **Ne ra kemed *udb.* da zond adarre** : Il ne fait que ramener *qqchose* sur le tapis (m-à-m. Fait que *qqchose* de venir encore) ; **Sete hemañ oa tommeet-bras daoñ, ar Fer ! Hag a oa à klask cheu deuh ar Cheletenn ! Hag a ree keme(d) Cheletenn da zond 'darr(e) !** : Il était donc bien éméché, le Fer ! Et il cherchait des noises à Cheletenn ! Et il ne faisait que ramener Cheletenn sur le tapis ! *(Skrigneg)*
- **Pé vé deut** : Au bout de : **Pé vé deut pe'r pemp bugal** : Au bout de quatre cinq enfants *(Plouïe)*
- **Tà ket ar gomz ba mé beg** : Je ne retrouve pas le mot (m-à-m. vient pas le mot dans mon bec) ; **Pass, laron doc'h, 'tà ket ar gomz ba mé beg brem(añ), petra vis(e) lar(e)t d'anèoñ** : Non, je vous dis, maintenant je ne retrouve pas le mot, ce qu'on en disait *(Sant-Wazheg)*
- **Tà ket gantoñ kin** : Il est sur les rotules ; **Tà ket gantoñ kin, rentet-heñw !** : Il est sur les rotules, il est rendu ! *(Kleden)* ; **Tà ket gantoñ kin, poent é daoñ 'h aretañ** : Il est sur les rotules, il est temps qu'il arrête *(Kleden)*
- ***udb.* deut deusoutoñ e-hun** : *qqchose* qui s'est fait seul ; **Set' ar mod-se vije gwraet ar jistr hag a vije lesket da reposiñ pad un noñs(v)ezh ha deusountoñ i-hun, an de war-lerc'h vije alïes jistr deut deusountoñ i-hun 'benn vije bet un noñs(v)ezh ha-toud !** : C'est donc ainsi qu'on faisait le cidre, on le laissait reposer pendant une nuit et il se faisait seul, c'est souvent le lendemain que le cidre se faisait seul avant une nuit ! *(Skrigneg)*

**DONDED** ['dɔ̃ndəd-t] : [***doundét*** 1723] n.f. ; Profondeur

**Koueet ba un toull, ar re-he oa toullou oa don heñ ! Da-beked tri metr donded 'ta 'ha oa** : Tombée dans le trou, c'étaient des tous qui étaient profonds hein ! C'était jusqu'à trois mètre de profondeur tiens ! *(Brennilis)*

**DONDER** ['dɔ̃ndər] : [***donder*** 1499] n.f. ; Profondeur

**DOÑJER** ['dɔ̃:ʒər] ['dɔ̃jʒər] : [***donger*** 1659] n.m. ; Dégoût

- **Dond an doñjer deus e hinou** : Avoir la nausée ; **Me lar dit an hi(ni) 'h eche d'o(be)r i fritadenn-vïou kara, ma'hat teuche an doñjer** ['dɔ̃jʒər] **deuh i hinou !** : Je peux te dire que celui qui irait faire une omelette n'est-ce pas, il aurait probablement la nausée ! *(Skrigneg)*
- **Ober doñjer da** : Procurer du dégoût à ; **Ur saw-kalon, kement doñjer a ra din** : Un haut le cœur, ça me procure tant de dégoût *(Poullaouen)*

**DOÑW** [dɔ̃w] [dɔ̃:] : [***doff*** XVI[e]] ad. ; (femme) Facile / Peu farouche / Apprivoisé (-e)

✗ *syn.* : ***dot, reizh***

**Honnezh oa doñw un tamm** : Elle était peu farouche *(Ponvel)*

**DOR / OR / DOÑR / DOUR** ['(d)ɔ:r] [dɔ̃:r] [du:r] : [***dor*** 1499] n.f. (la porte **an nor** [ə'nɔ:r] [ə'nɔ̃:r] [ə'nu:r]) (pl. **-ejou** [o're:ʒu] **-ojou** [ɔ'ro:ʒu] **-iou** ['dɔrju] **-iched** [dɔ̃'riʃəd-t] pl. indéf. **orejer** [o're:ʒər]) ; Porte

✗ *m. comp.* : ***disac'her-nor***

**(D)or an ti** : La porte de la maison ; **Sarr** [sar] **an nor** : Fermer le porte *(Lannedern)* ; **Dilokediñ an nor** : Tirer le loquet de la porte *(Poullaouen)* ; **An nor voa strizh** : La porte était étroite *(Plonee)* ; **Heñw tigor or e forn** : Il ouvre la porte de son four *(Landelo)* ; **An nor zo digor** ['di:gɔr] : La porte est ouverte *(Lannedern)* ; **An nor zo bet digoret** [di'gɔ:rəd-t] : La porte a été ouverte *(Lannedern)* ; **Heñw a gornzigor an nor** : Il entrebâille la porte *(An Uhelgoat)* ; **Daoñ !! Daoñ !! War an nor** : Toc !! Toc !! Sur la porte *(Landelo)* ; **Un nor zo war an toull ?!** : Le trou contient une porte ?! *(Landelo)* ; **'Ma-i ah(e), chech an nor gati** : Elle est là, tire sur le porte *(Kleden)* ; **An nor oa a-goste ene ar mod-se** : La porte était de côté là-bas comme ça *(Kolloreg)* ; **An orejou war ar gard-mañje** : Les portes sur le garde-manger *(Ponvel)* ; **A-benn ar fin oa digoueet di-rag or an ilis** : Il arriva pour finir devant l'église *(An Uhelgoat)* ; **Talbenn an nor ha talbenn ar prenestr** : Le linteau de porte et le linteau de fenêtre *(Skrigneg)* ; **Hag**

**un nor vihen oa ba'r c'host-all neuhe** : Et il y avait alors une petite porte de l'autre côté *(Berrien)* ; **Prennet é an nor ? Blam bet(r)a é prennet ?!** : La porte est fermée à clef ? Pourquoi est-elle verrouillée ? *(Lokmarïa)* ; **Ke(zh) da zigor an nor da varc'hadour-lousou !** : Va ouvrir la porte à l'apothicaire *(An Uhelgoat)* ; **Me zigor an nor, ma sent da baotr deuh-ouin-(m)e 'o eürus** : C'est moi qui ouvre la porte, ton garçon sera heureux s'il m'obéit *(Berrien)* ; **Ha vise laket orejer (e)vel vé war ar gard-mañje neu'n** : Et on mettait alors des portes comme sur le garde-manger *(Ponvel)* ; **Pé oa aet d'an eskopti voa ket digoret an nor daoñ gad ar vatezh** : Quand il fut parti à l'évêché la servante ne lui ouvrit pas la porte *(Plonee)* ; **Ya ! Laret vé « lokedet » lar 'n-hin(i) vé ket 'vid digeriñ an noñr** : Oui ! On dit « lokedet » lorsqu'on ne peut ouvrir la porte *(Skrigneg)* ; **Un ti-doub, diw or kost-ha-kost, un tamm rijenn-vein ba'r c'hreis 'hat** : Une maison mitoyenne, deux portes côte-à-côte, une petite strie de pierre au centre *(An Uhelgoat)* ; **Te zigor an nor d'ar re a blij dit hag ar re a blijont ket a vé lesket da val(e)** : Tu ouvres la porte à ceux qui te plaisent et ceux qui ne te plaisent pas sont laissés cheminer *(Berrien)* ; **Cherr an nor, cherr an nor ! – Ya damai vo cherr(et) an nor ha da hinou (iv)e !** : Ferme la porte, ferme la porte ! – Oui tout à l'heure on va fermer la porte et ta bouche également ! *(An Uhelgoat)* ; **E(rr)o oa an alc'h(w)o ba'n nor ha digor(et) an nor ha diskennet ba'n toull** : La clef rentra dans la porte et la porte s'ouvrit et il descendit dans le trou *(Landelo)* ; **Hag an nor oa jerret, heñw tap e alc'h(w)o deuh i go(de)ll bennaket ha tigor an nor !** : Et la porte était fermée, il prit la clef d'une de ses poches et ouvrit la porte ! *(Landelo)* ; **Oa un nor oa gwraet gad orjel hag a ampeche ar c'he(l)ien hag an treou d'ond, ya da filtrañ ahe his-se** : Il y avait une porte faite de fil qui empêchait les mouches et autres de venir, ou pour filtrer là comme ça *(Ponvel)* ; **Daon dre-amañ kajimant vije ket morailhet an norejou, gwich-all vije ket owen deuh an dud ar mod-se !** : Dam par ici on ne verrouillait quasiment pas les portes, autrefois on n'avait pas peur des gens comme ça ! *(Skrigneg)* ; **'H an da zisken dit pet(r)a é ar morailh… Amañ zo ur morailh war an noñr ! N'é ket… Sell ! (E)ma ar mod-se** : Je vais te montrer ce qu'est un verrou… Il y a ici un verrou sur la porte ! Non… Regarde ! Il est comme ça *(Skrigneg)* ; **Hag a ma laket ur lass deuh ar poues, deuh ur poues vé laket war ar vaskul ahe, hag a ma chechet 'naoñ mo(d)-se dreñw an noñr blam(e)d da jerr(iñ) an noñr war ma lerc'h** : Et j'avais mis un lacet à un poids, à un poids qu'on met là sur la bascule, je l'avais tiré comme ça derrière la porte afin de fermer la porte après moi *(Skrigneg)*

- **Cherr an nor war *ub.*** : Fermer la porte derrière *qqn.* ; **Sarr an nor war'naoñ ha dao ! Echu an traou** : Fermer la porte derrière lui et pan ! C'est fini *(Landelo)* ; **Me(d) 'h amp ba'n ti-t(e), n'é ket cherr(e)t an noñr warnoñ ha' zo ur pezh daol vras 'barzh !** : Mais allons dans cette maison, la porte n'est pas fermée et il y a une sacrée grande table à l'intérieur ! *(Plourac'h)*
- **Digor an nor war** : Ouvrir la porte (qui mène à / du) ; **Ha Yann (é) tigor e or war e forn** : Et Yann d'ouvrir la porte de son four *(Landelo)* ; **Ha na gwraet an alc'ho da zigor an nor war ar gwin** : Et il avait confectionné une clef pour ouvrir la porte qui mène au vin *(Lokmarïa)* ; **A-benn ur mare goude oa digoret an nor vras war an ilis** : Un moment plus tard la grande porte de l'église s'ouvrit *(An Uhelgoat)* ; **Ma ! Me 'h a da zigeriñ an noñr war ar c'hrow da wel (ha)g-eñ 'h ey ba hi vlass !** : Eh bien ! Je vais ouvrir la porte de l'étable pour voir si elle ira à sa place ! *(Skrigneg)*
- **Dor d'ond er-maes** : Porte de sortie ; **Hag a oa un noñr d'ond er-maes dre a-dreñw !** : Et il y avait une porte de sortie par l'arrière ! *(Skrigneg)*
- **Ema ket ba toull-an-nor** : Ce n'est pas la porte à côté ; **Daw é kaoud choñj lar (e)mêr war ar maes ! (E)ma ket ar skoul ba toull-an-nor ! An nourriss (e)ma-i ket ba toull-an-nor !** : Il faut se rappeler qu'on est à la campagne ! L'école, ce n'est pas la porte à côté ! La nourrice, ce n'est pas la porte d'à côté ! *(Lannedern)*
- **Skoiñ war an nor** : Frapper à la porte ; **Pé ma skôet war an nor ?** : Lorsque j'ai frappé à la porte *(Kolloreg)* ; **Ha skos war an nor ha lak aha(n)on ba'n ti ma galleh** : Et frappe à la porte et mets-moi dans la maison si tu peux *(An Uhelgoat)* ; **Eh ! Ha pad a oa skôet war an noñr, me oa aet da zigeriñ 'n noñr ha oan ga'r bragou** : Eh ! Et pendant qu'on frappait à la porte, j'étais allée ouvrir la porte et je portais le pantalon (trop grand) *(Skrigneg)*
- **Toull-an-nor** : Pas de (la) porte / Entrée d'un bâtiment ; **Ba toull-an-nor** : Au pas de la porte *(Plouïe)* ; **War toull i zoñr** : Sur son pas de porte *(Skrigneg)* ; **'Ma ket ba toull-an-nor (e)vel-kent** : En tout cas elle n'est pas au pas de la porte *(Berrien)* ; **Oh tre beked toull-an-nor é deut !** : Oh elle est venue jusqu'au pas de la porte ! *(Berrien)* ; **Ha na gwelet anèoñ ba-tal toull-an-nor ha na laret d'an otro** : Et elle le vit face au pas de la porte et dit au monsieur *(Landelo)* ; **Med da ho'tos é Yvonne oa toull-an-noñr ! Pudur oa ket bet digoret an noñr ! Oa ket 'vid mond ba'h 'n ti !** : Mais en attendant c'était Yvonne qui était au pas de la porte ! Puisqu'on ne lui ouvrit pas la porte ! Elle ne pouvait renter dans la maison ! *(Skrigneg)*

**DOR-DAL** [dɔr'dɑːl] : [***dôr-dal*** 1850] n.f. (la porte d'entrée **an nor-dal**) ; Porte d'entrée, du portail, du frontispice d'une église ou d'un autre bâtiment

✗ *cf.* : ***tal***

**Ha me a-dre an nor-dal ba an ilis** : Et j'étais derrière la porte du frontispice à l'intérieur de l'église *(Berrien)*

**DORN** ['dɔrn] : [vx. br. ***durn*** ; ***dornn*** 1464] n.m. & n.f. (pl. **-iou** ['dɔrnju]) ; Main / Mancheron / Manivelle

✗ *m. comp.* : ***a-gil-dorn, kil-dorn*** ; *m. dér.* : ***moustorn*** ; & *cf.* : ***(an) doworn*** *(les deux mains)*

◆ Main ; **Heñw bassee e zorn war beg ar gwe** : Il passait sa main sur la cime des arbres *(Landelo)* ; **Ha oa ganin ba mé dorn un drañchenn-bara** : Et j'avais à la main une tranche de pain *(Sant-Wazheg)* ; **Ha me an dorn klei war o c'holerou, an dorn dïou foñs o bragou ha dao-ha-dao !** : Je les chopai par le colback de la main gauche, la main droite par le fond du pantalon, et oust ! *(Ar Fouillez)* ; **Ha pa vije e zorn war ar loned da wel pesse mod oa lardet ar loned ha toud** : Et lorsqu'il posait sa main sur les bêtes pour voir comment elles étaient engraissées et tout *(An Uhelgoat)* ; **Papred zo tud ha' labour ha' skriv ha-toud ga o zorn klei, hègn zo pawglei !** : Il y a toujours des gens qui travaillent et écrivent et tout de la main gauche, ils sont gauchers ! *(Plouïe)* ; **Barzh un dorn oa ar gras gantoñ uhel ha barzh an dorn-all oa ar pod-dour binniget** : Il portait haut la croix d'une main et de l'autre il tenait la cruche d'eau bénite *(An Uhelgoat)* ; **Ha lake ar fissellenn a-raog ha gwraet ur skloum 'zigantoñ da basseal i zorn-all barzh kuit dèoñ da zifrekañ barzh da zond maes en-dro** : Et il mit une d'abord

une ficelle et un nœud pour y passer son autre main afin d'éviter de se débattre à l'intérieur pour ressortir *(Kolloreg)* ; **Ha c'hwi ! Pe-sort mod ret pé peus pesketet ? Me meus bet gwelet (aha)nac'h kemer ar pesk ba ho torn ar mod-se ha digor o c'hov hag a ve-hègn 'tifrekañ ba ho torn !** : Et vous ! Comment faites-vous lorsque vous avez pêché ? Je vous ai vu prendre le poisson dans votre main comme ça et leur ouvrir le ventre alors qu'ils frétillent dans votre main ! *(Sant-Wazheg)*

◆ Mancheron ; **An ar oa sañse(t) 'n heñi na dow zorn ba-dreñw ah(e) gis-se, 'benn vise-nom 'tifont(añ) an douar-lann droie** : L'araire était censément celui qui avait deux mancherons à l'arrière là comme ça, quand nous défrichions la terre d'ajonc il travaillait (la terre) *(Speied)*

◆ Manivelle ; **Ar wentéres na un dorn ha vis(e) troiet hoñzh ha hoñzh ree a(v)el, paletou oa barzh hag a ree a(v)el** : Le tarare possédait une manivelle que l'on tournait et il produisait du vent, il y avait des palettes à l'intérieur qui produisaient du vent *(Karais)*

➢ **Ba'n dorn-dïou** : Sur la droite ; **Ha lec'h mond ba ti-Kaou, oa ba'n dorn-klei, oa aet ba ti-Youenn ha' oa ba'n dorn-dïou, an dra-he zo un ti-doub** : Et au lieu d'aller chez Kaou, qui était sur la gauche, il alla chez Youenn qui était sur la droite, c'est une maison mitoyenne *(An Uhelgoat)*

➢ **Ba'n dorn-klei** : Sur la gauche ; **Ha lec'h mond ba ti-Kaou, oa ba'n dorn-klei, oa aet ba ti-Youenn ha' oa ba'n dorn-dïou, an dra-he zo un ti-doub** : Et au lieu d'aller chez Kaou, qui était sur la gauche, il alla chez Youenn qui était sur la droite, c'est une maison mitoyenne *(An Uhelgoat)*

➢ **Beañ e galon gantoñ war e zorn** : Avoir le cœur sur la main ; **Hezh (e)ma e galon gantoñ war e zorn** : Il a le cœur sur la main *(Plouïe)*

➢ **Delc'hen dorn *ub.*** : Tenir la main de *qqn.* ; **N'on ket bet (é) terc'hen dorn den e-bed barzh an isoloar** : Je ne suis jamais allé tenir la main de qui que ce soit dans l'isoloir *(Kalaner)*

➢ **Ga'n dorn** : À la main ; **Sete oa re labourus, vije daw ober ga'n dorn !** : C'était donc trop exigent en travail, il fallait faire à la main *(Ar Fouillez)* ; **Hag ar *vannette*, honn(e)zh vije trôet ga an dorn !** : Et la vannette, on la tournait à la main ! *(Pleiben)* ; **Ga'n dorn vis(e) mesket toud an traou-se d'ar mare-se** : On mélangeait tout ça à la main à cette époque-là *(Lokarn)* ; **Un' vïe hadañ ga'n dorn hag an heñi-all vïe (é) frechad** : Il y en a un qui semait à la main et l'autre hersait *(Berrien)* ; **Nann oa ket lïeusou é, sell vis(e) ar re-se d'eren toud ga'n dorn** : Non il n'y avait pas non-plus de lieuses, on avait donc à tous les lier à la main *(Ponvel)* ; **An dra-s(e) oa traou gwraet ga'n dud ga'n dorn gwech-all** : C'était fait par des gens à la main autrefois *(Speied)* ; **D'ar c'hentañ neump bet hadet *petits pois* ga'n dorn, oa ket mekanikou dé hadañ 'nê-gn** : Premièrement nous avons semé des petits pois à la main, il n'y avait pas de machines pour les semer *(Sant-Wazheg)*

➢ **Gwelloc'h madou 'leizh an dorn / 'Vid madou 'leizh ar vorn** : Il vaut mieux des biens plein la main / Que des biens plein le four (c-à-d. Il vaut mieux partager que de tout garder pour soi) *(Plouïe)*

➢ **Hezh a stag e zorn deus e vone** : C'est un grippe-sou *(Plouïe)*

➢ **Hezh neus nemed un dorn da zespugn** : Il n'est bon qu'à ramasser (la monnaie) *(Plouïe)*

➢ **Kaoud lost ur veuc'h ba e zorn** : Avoir un poil dans la main (mot-à-mot : Avoir la queue d'une vache dans sa main) ; **Hezh neus lost ur veuc'h ba e dorn** : Il a un poil dans la main *(Motre)*

➢ **Kaoud un dorn-owr** : Avoir de l'or dans les mains (fig.) ; **Heñ neus un dorn-owr** : Il a de l'or dans les mains *(Plouïe)*

➢ **Kaoud un dorn penvidig** : Avoir de riches mains ; **Heñ neus un dorn penvidig, un dorn ha' zo gouest d'ober, hezh a ree toud-toud an traou** : Il a de riches mains, une main capable de faire, il faisait absolument tout *(Plouïe)*

➢ **Kaoud ur vlevenn ba (pal) e zorn** : Avoir un poil dans (le creux) de sa main ; **Heñ neus ur vlevenn ba pal e zorn, heñ zo fenaient-brein !** : Il a un poil dans le creux de la main, c'est un sale fainéant ! *(Laz)* ; **N'é ket ur vlevenn neus ba e zorn, med ur lost-beuc'h** : Ce n'est pas un poil qu'il a dans la main, mais une queue de vache *(Lokmarïa)*

➢ **Ober *ub.* deus e zorn** : Former *qqn.* soi-même ; **Un' meus, un ouvrïer mad, ma gwraet deus ma dorn ha (e)mañ ba Lokarn popred** : J'en ai un, un bon ouvrier, que j'ai formé moi-même et qui est toujours à Locarn *(Lokarn)*

➢ **Posañ an dorn war-gorre *u(d)b*** : Mettre la main sur *qqchose/qqn.* ; **Sete n'é ket bet ken braw-se, daw vïe doc'h koeñsañ 'nèi ba un tu m(e)nneket 'benn-neuhe, pos' an dorn war hi gorr'** : Ce n'est donc pas si facile que ça, il vous fallait pour-lors la coincer quelque part, mettre la main dessus *(Laz)*

➢ **Sevel e zorn** : Lever la main ; **Ma sa(v)on ma dorn ho kemed dond da ma c'haoud hag an dra-he sinifïo vin ket 'vid digass 'nê ganin maes** : Si je lève la main tu n'as qu'à venir à ma rencontre, ça voudra dire que je ne pourrai pas les extraire et les rapporter *(Skrigneg)*

➢ **Taol-dorn** [tɔl'dɔrn] : Coup de poing / Coup de main (habileté) ; **Ur gildornennad, un taol-dorn rôet ga'r c'hil-dorn** : Un revers, un coup donné avec le revers de la main *(Rostrenn)* ; **Nann, oa ket droad da glemm ! Ma pïe bet un taol-dorn ba'r skoul, neuhe pïe un'-all ba'r gêr !** : Non, on n'avait pas le droit de se plaindre ! Si tu avais une gifle à l'école, tu en avais alors une autre à la maison ! *(Plonee)* ; **Diskiñ deuh-ouin ma-hun reen memes-tra, kar mamm na un taol-dorn mijen ket bet, reen ket mad, bon !** : J'apprenais quand-même seule par moi-même, car maman avait un coup de main que je n'aurais pas eu, je ne faisais pas bien, bon ! *(Skrigneg)*

➢ **Teod hir / Ha dorn berr** : Longue langue / Et main courte (c-à-d. Il parle beaucoup, mais il donne peu) *(Plouïe)*

**DORN-PRESSOUER** [dɔrnprɛ'suwᵊr] [dɔrnprɛ'suːr] : n.m. ; Goulotte de pressoir

**An dorn-pressouer, ba-lec'h goulè ar jistr, toud an dra-s(e) vis(e) gwraet ga koat-delc'h, ga koat-derw ha delc'h ! Heñ oa sañset dé vi mad** : La goulotte de pressoir, là où le cidre coulait, tout ça c'était fait en chêne, en cœur de chêne ! C'était ça qui était censé convenir *(Kleden)*

**DORNAD / DORGNAD** ['dɔrnəd-t] ['dɔrŋəd-t] : [***dornat*** 1499] n.m. & n.f. (pl. **dornajou** [dɔr'nɑːʒu]) ; Poignée de

**Un dornad mad a winizh** : Une bonne poignée de blé *(Berrien)* ; **Diw zorgnad-linad (a)ssames ga pider batatesenn** : Deux poignées d'ortie avec quatre patates *(Skrigneg)*

**DORNADEG** [dɔr'nɑːdəg-k] : [***dornadeg*** 1914] n.f. (pl. **-ou** [dɔrna'deːgu] **dornadejou** [dɔrna'deːʒu] plur. indéf. **dornadeier** [dɔrna'dejər]) ; Battage (collectif)

**D'ar mar(e)-se pé vije an dornadegou** : À cette époque lorsqu'il y avait les battages *(An Uhelgoat)* ; **An dornadegou bade ur pemzeg devezh bennaket** : Les battages duraient quinze jours et quelques *(An Uhelgoat)* ; **Ah ! Pé vis(e) dornadejou vis(e) gwraet frikou-patates** : Ah ! Lorsqu'il y avait des battages on faisait un fricot de patates *(Kergloff)* ; **Meus ket gwel(e)t kalz dornadeier ga'r vreilh, med gwel(e)t meus o(be)r memes-tra** : Je n'ai pas vu beaucoup de journées de battage au fléau, mais j'ai quand-même vu faire *(Karais)* ; **'N-om jikour ree an dud da labourad, an dornadejou, an despunadeg-patates, 'vi(d) ar petrabes vise un tamm 'è chikouriou** : Les gens s'aidaient pour travailler, les battages, les ramassages de pommes de terre, il y avait également quelques aides pour les betteraves *(Kergloff)*

**DORNAÑ** ['dɔrnə] : [***dornaff*** 1499] n.vb. & vb. ; Battage / (se) Battre

◆ Battage ; **Yè an dud ouïe (e)n-im amus(iñ) (a-)benn vïe bet an dornañ** : Oui les gens savaient s'amuser quand il y avait eu le battage *(Sant-Wazheg)* ; **Ar leñwn oa, med vise daw dornañ (a)nèi ga'r morzhol raog mond dé droc'h(añ)** : C'était la lame, mais il fallait la battre au marteau avant d'aller couper *(Kergloff)* ; **Dond a ree anê pé vije ar mar(e) dornañ gwinizh-tu, dornañ gwinizh-tu ga'r vreilh !** : Il en venait lorsque c'était l'époque du battage de sarrasin, battre le sarrasin au fléau ! *(Skrigneg)* ; **Hag un devezh oagn 'n-om ga(ve)t assames, deut da bêo o dornañ du-mañ, pudur, houzoh walc'h, teue an dud da bêo an dornañ !** : Et un jour ils se retrouvèrent ensemble, ils étaient venus payer leur battage chez moi, puisque, vous savez bien, les gens venaient payer le battage *(Skrigneg)* ; **Sete ar mod-se pé 'h eer da zornañ vis(e) dow fichell war'nê ha sete an heñi 'h ee da droc'h ha heñw oa post ar stertañ toud ba an dornadeg, troc'h ar fichell !** : Ainsi donc lorsqu'on allait battre il y avait deux tiges sur eux et donc celui qui allait couper avait le poste le plus difficile qui soit dans le battage, couper la tige ! *(Kergloff)* ;

◆ (se) Battre ; **Dorn' id** : Battre le blé *(Lannedern)* ; **Machinou vise gwraet (e)vid dornañ** : On confectionnait des trucs pour (se) battre *(Plouïe)* ; **Ar valc'h dé droc'h(añ) foenn vise dorn(et), ya** : On battait la faux à foin, oui *(Kleden)* ; **Me meus gwelet dornañ ga mekanikou-keseg** : J'ai vu battre avec des machines à chevaux *(Berrien)* ; **Keit-ha vijer 'tornañ vije ket 'hlô, ral a vije !** : Il n'y avait pas de pluie tant qu'on battait, c'était rare ! *(Ar Fouillez)* ; **Alïes vijent hanter-vrein benn vije gallet dornañ (a)nê** : Ils étaient souvent à moitié pourris avant qu'on ait pu les battre *(An Uhelgoat)* ; **Ale ! Brem(añ) (v)o braw dec'h ! Dorn(e)t é ho kwinizh – Gwell-a-se !** : Allez ! Maintenant vous serez bien ! Votre blé est battu – Tant mieux ! *(Plouïe)* ; **Ha neuhe oa hadet, gwech-all vise rosellet ar leuriou raog dornañ** : Et alors on semait, autrefois on passait le rabot sur l'aire avant de battre *(Brennilis)* ; **Ar gwinizh vij(e) dorn(e)t, vije kass(et) d'ar vil(in) ha vije gwraet bleud gantañ** : On battait le blé, on l'envoyait au moulin, on en faisait de la farine *(Lokarn)* ; **Jerret ar pellachou pé vis(e) dornet an e(o)st ha vis(e) ka(v)et da lakad ba'r gwil(e) !** : On ramassait les balles lorsqu'on battait la moisson et on en trouvait pour mettre dans le lit ! *(Ponvel)* ; **Oh nann ! Vïe ket gwraet (ne)med ur wech, vïe ket dornet (ne)med ur wech ar bla ! Seto...** : Oh non ! On ne faisait qu'une fois, on ne battait qu'une fois l'an ! Donc... *(Plonee)* ; **Ha teue an dud da zornañ giwnizh-tu ga'r vreilh ! Med goud(e) vije gwraet 'è ga un trakteur** : Et les gens venaient battre le sarrasin au fléau ! Mais après on faisait aussi au tracteur *(Skrigneg)* ; **Pa 'h ee da zornañ goude, e'h ee i akordeon gantoñ pa 'h ee ha pa vije echou an devezh a sone neuhe** : Lorsqu'il allait battre après, il prenait son accordéon lorsqu'il allait et lorsque la journée était finie, alors il jouait *(Skrigneg)* ; **Dram a vije gwraet goude vije dornet ha 'h ees goude d(a) ziw(a)ll ar saout ha d(a) ziharzhañ assames** : Puisqu'on faisait avoir battu tu allais après garder les vaches et défricher ensemble *(Skrigneg)* ; **Me meus ket gwel(e)t kalz dornañ ga'r vreilh, gwel(e)t meus ba'r plassou bihen, me(d) war-lerc'h neu'n oa deuet ar manèj** : Je n'ai pas vu beaucoup battre au fléau, j'ai vu dans de petits domaines, mais alors ensuite le manège (à chevaux) est apparu *(Karais)* ; **Ar marc'h-du oa deut da zornañ ha oa ket gouest da wentañ (a)nèoñ, oa daw lesk anaoñ da goueo war ar leur, toud da goueo, pugur oa re sec'h** : On avait amené la machine à vapeur pour le battre, mais il n'arrivait pas à le vanner, il fallait le laisser tomber sur le sol, tout tomber, puisqu'il était sec *(Berrien)* ; **Gwich-all pa teue an dud da zornañ, an dra-he oa ur fèt vras-abominabl pudur d'ar mar(e)-se vije dam-tost da zregont dèn !** : Autrefois lorsque les gens venaient battre, c'était une très grande fête puisqu'il y avait à cette époque pratiquement trente personnes *(Skrigneg)* ; **Tomatou vije, n'onn ket p(e)-lec'h ga(v)ent 'nê... Oh ! An dra-he oa bet divêd pa vije 'tornañ ! Neuhe n'onn ket p(e)-lec'h 'h eent da glask anê** : Il y avait des tomates, je ne sais pas où ils les trouvaient... Oh ! Ce fût tardivement lorsqu'on battait ! Alors je ne sais pas où ils allaient les chercher *(Skrigneg)* ; **Ar c'herc'h oa sterd da zornañ, sell ahe pé vije bet astennet war ar park diboe ur c'hrogad hag oa kalz aesetoc'h da zornañ ! Ha dibellañ ree, ya 'ha !** : L'avoine était difficile à battre, donc là lorsqu'il était étendu sur le champ depuis une bonne période il était beaucoup plus aisé à battre ! Et la balle se détachait, oui ma foi ! *(Berrien)* ; **Choñj a meus a oar 'tornañ ha oa a-blassou oa ma zad 'tornañ hag a ouïe ket petra oa an dud p(a) oa laket tomat dê war an daol, oa toud an dud 'houll petra oa ar re-he** : Je me rappelle qu'on battait et par endroits mon père battait et les gens ne savaient pas ce que c'était lorsqu'on mettait de la tomate sur la table, tout le monde demandait ce qu'elles étaient *(Skrigneg)*

➢ **A-nevez dornet** ['neːz'dɔrn(əd-t)] : Fraîchement battu (par ex. céréales) ; **'Bénn oa Gouil-Mikêl oa 'ne(v)ez dorn(et) an eost ha gwraet toud c'hoazh ! Seto vis(e) ar foenn hag ar plous pet(r)a !** : La moisson et tout était fraîchement battu quand c'était la saint-Michel ! Il y avait donc le foin et la paille quoi ! *(Sant-Wazheg)*

➢ **Kouch-dornañ** ; Équipe de battage ; **Ar c'houch-dornañ, ar c'houch-falc'had** : L'équipe de battage, l'équipe de fauchage *(An Uhelgoat)*

- **Koufr-dornañ** : Coffre à battre (batteuse) ; **Ur c'houfr-dornañ hag un hijéres-plous** : Une coffre à battre et un secoueur de paille (batteuse) *(An Uhelgoat)*
- **Leur da zornañ** : Aire à battre ; **D'ar mar(e)-t(e) ar leur dé zorn' vise bras heñ !** : À cette époque l'aire à battre était grande hein ! *(Karais)*
- **Mikanik da zornañ** : Batteuse ; **Vije hezh gad ar lèrennou a gasse an *travail* en-dro, ar mikanik da zornañ** : Il avait des courroies en cuir qui faisaient fonctionner le travail, la batteuse *(Skrigneg)*
- **Un devezh-dornañ** : Une journée de battage ; **Un devezh-dornañ ba ti un'** : Une journée de battage chez l'un *(Plouïe)* ; **Pé vis(e) un de(v)ezh-dornañ, toud an dud vis(e) ha an de war-lerc'h 'h a d(a) di an heñi-all, an dud d(a) 'n-im jikoured 'è** : Lorsqu'il y avait une journée de battage, tout le monde était présent et le lendemain chez l'autre, les gens s'entraidaient également *(Speied)*

**DORNED** ['dɔrn(əd-t)] : [***dornet*** 1876] ad. ; Adroit (-e)

**An dra-he zepand deuh ar mod vije dorn' an dud** : Ça dépend de la manière dont les gens étaient adroits *(Skrigneg)*

- **Dorned-mad** : Très adroit (-e) / Doué (-e) de ses mains ; **Hezh zo un dèn dorned-mad** : Il est doué de ses mains *(Plouïe)* ; **Ur gargad vat, daw oa be dorned-mad (a-)benn ober ur gargad-foenn** : Un bon chargement, il fallait être très adroit pour faire un chargement de foin *(Berrien)*

**DORNÉRES** [dɔr'neːrəz-s] : [***dournerez*** 1931] n.f. (pl. **-ed** [dɔrne're:zəd-t]) ; Batteuse (machine agricole)

**An hijéres-plous voa ur mekanik-all, 'dreñw an dornéres 'me-hi** : Le secoueur de paille était une autre machine, elle est derrière la batteuse *(Pleiben)* ; **Pé teue ar greun deus an dornerésed kentañ v(o)a ur bern pellachou jomeè, petram pé vije destumet ar greun dindan...** : Lorsque le grain venait des premières batteuses, beaucoup des déchets de balle restaient, ou-bien on ramassait le grain en dessous *(Pleiben)* ; **Pugur ato yee forzig greun dichapet mod-se deus an dornéres, an destumachou vije gwraet deus an dra-he ha vije gwraet un taol valeñn hag a destumet 'n (dr)a-he** : Puisque pas mal de grain s'échappait toujours comme ça de la batteuse, on appelait ça les collectes et on donnait un coup de balai et on ramassait ça *(Pleiben)*

**DORTOUAR** [dɔr'tuwər] : [***dortoüer*** 1732] n.m. (pl. **-iou** [dɔr'twarju]) ; Dortoir

✗ *cf.* : ***skol-lojañ***

**Ar vugwal(e) ba'n dortouar ar re-vihen** : Les enfants dans le dortoir des petits *(Sant-Wazheg)*

**DOSIÑ** ['doːzi] : vb. ; Doser

✗ *syn.* : ***tammañ***

**Red é goûd dosiñ (a)naoñ, pass lakad (a)naoñ re greñw !** : Il faut savoir le doser, ne pas le faire trop fort *(Skrigneg)*

**DOSSIER** ['dɔsjər] : [***dossier*** 1992] n.m. (pl. **-ou** [dɔ'sjeːru]) ; Dossier

✗ *cf.* : ***paper***

**Ha ba'r garrigell, sell ahe (e)ma an dossier, na laket toud ar paper ba'r garrigell ha oa-haña deut ba ma buro** : Et dans la brouette, regarde le dossier est là, il avait mis toute la paperasse dans la brouette et il vint à mon bureau *(Kolloreg)*

**DOT** [dɔt] : [***dot*** 1907] ad. ; Apprivoisé (-e)

✗ *syn.* : ***doñw, reizh***

- **Penn-Dot** : « Tête-Apprivoisée » (nom d'animal, vaches...) ; **Mouchetenn, Penn-Dot, beb-sort anoiou oa toud, ar mignañ oa oa 'n heñi-vrizh, 'n heñi-wenn** : Mouchette, Tête-Apprivoisée, toutes sortes de noms, le plus répandu qu'il y avait, c'était la « vrizh », la blanche (vaches) *(Laz)*

**DOTI** ['doti] : [***dotu*** 1716] n.m. ; (jeu de) Crosse

- **C'hoari bazh-toti** [bas'toti] : Jouer à la crosse ; **Hag nin oa c'hoa'i bazh-toti ene hag a welemp an otrou-person 'tond maes ar winojenn** : Et nous jouions au jeu de la crosse là et nous vîmes le recteur sortir du sentier *(An Uhelgoat)* ; **Ar wech-mañ vïemp c'hoa'i bazh-toti, pep-heñi e'h ee da droc'h ur vazh ba'r harzh hag ur vazh penn-kamm ahe un tamm hag ar ouest-koñserv vïe an toull** : Cette fois-ci nous jouions à la crosse, chacun allait couper un bâton dans le taillis et comme une canne et une boîte de conserve était le trou *(An Uhelgoat)*

**DOUAR** ['duwᵊr] [duːr] : [vx. br. ***doiar*** ; ***douar*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [du'wɑːru]) : (de la) Terre / & Parterre / Sol / Terrain

✗ *m. comp.* : ***avalou-douar, kraoñ-douar, labourer-douar, pal-torriñ-douar*** ; *syn.* : *(sol)* ***leur***

◆ Sol ; **Disolôet na gwraet an douar heñ !** : Elle avait découvert le sol hein ! *(Poullaouen)* ; **Diskennet ar c'harr war an douar** : La charrette affaissée vers le sol *(Poullaouen)* ; **Pé vé an erc'h war an douar, vé yin !** : Lorsqu'il y a de la neige sur le sol, il fait froid ! *(Lokarn)* ; **Daoust ha m(a) oa an erc'h war an dou'r** : Malgré la neige qui recouvrait le sol *(Skrigneg)* ; **Ken tiw an erc'h war an douar (e)vel eh é !** : La neige si épaisse sur le sol ! *(Skrigneg)* ; **An aval-pin vije koueet pell-zo war an dou'r deja** : La pomme de pin était déjà tombée depuis longtemps sur le sol *(Skrigneg)* ; **P(é) oa deut na ka(v)et (a)nèi war an douar ha oa skorned mil-skorned** : Lorsqu'elle vint elle la trouva sur le sol, complètement frigorifiée *(Plouïe)*

◆ Terrain ; **Oh nann amañ oa despunet foenn da gass dê (e)vid chikour anê, vê ket dihanet ken vije deut ar peuriñ ba an douar adarr(e)** : Oh non, ici on a collecté du foin pour leur envoyer pour les aider, on n'a pas arrêté jusqu'à ce que le terrain soit de nouveau en pâture *(Plouïe)*

◆ (de la) Terre ; **Ijel an douar** : La terre est basse *(Lannedern)* ; **Douar mad (e)vid toud** : De la terre bonne pour tout *(Plouïe)* ; **Leizh an douar zo** : Il y en a plein le sol *(Plonee)* ; **Ar re-he jome ba'n dou'r** : Ils restaient en terre *(Berrien)* ; **Douar aes da labourad** : De la terre facile à travailler *(Plouïe)* ; **Douar deus ar c'hentañ** : De la terre de premier choix *(Plouïe)* ; **Ur blénennad douar** : Une étendue de terre *(Poullaouen)* ; **Béc'h an douar a(va)l-douar** : La terre est abondante en pommes de terres *(Plonee)* ; **Ar boued teu deus an douar** : La nourriture provient de la terre *(Plouïe)* ; **Skuilhañ mêrl war an douar** : Épandre de la marne sur la terre *(Berrien)* ; **C'hwiled a vé ka(v)et ba'n douar** : On trouve des insectes dans la terre *(Plouïe)* ; **Douarou ha' vise sterd labourad anê** : Des terres qui étaient difficilement arables *(Plouïe)* ; **Douarou ha vise kalz mein war'nê** : Des terres très rocailleuses *(Plouïe)* ; **Luskellet un tamm (e)tre an neñw hag an douar** : Ballotté quelque peu entre ciel et terre *(Poullaouen)* ; **Brem(añ) é e(rr)o mad an douar toud !** : Maintenant toute la terre est devenue bonne ! *(Kleden)* ; **Med pass lesken an dou'r en-noazh !** : Mais ne pas laisser la terre à nue ! *(Skrigneg)* ; **Ur balastrennad douar zo deut da heul ar gwrïou** : Un pavé de terre est venu avec les racines *(Poullaouen)* ; **Na oa ket (a) demz ket d'e zouar, lake ket temz** : Sa terre ne contenait aucun fertilisant, il ne mettait pas d'engrais *(Skrigneg)* ; **Hag izhpenn-se an dou'r zo munud 'vel ludi** : Et de plus la terre est fine comme de la cendre *(Skrigneg)* ; **Oa ket ur vrigoñchenn loustoni ba'h an douar** : La terre ne contenait pas le moindre brin de saleté *(Laz)* ; **Vé ket lesket an douar ar mod-se en-noazh james !** : On ne laisse jamais la terre à nue comme ça ! *(Skrigneg)* ; **Oh, gwech-ell oa an traou dïaes (a-)walc'h wa(r) (a)n douar hañ !** : Oh, autrefois la vie était assez difficile sur terre hein ! *(Kleden)* ; **Un tamm douar oa gantoñ ahè en un tu mennaket ba'r c'hostïou ahè** : Il possédait un bout de terre là quelque part dans les alentours là *(An Uhelgoat)* ; **Pigur me ma kemed un tamm douar bihen ! Ha dow jô ma, bon !** : Puisque je n'avais qu'un petit bout de terre ! Et j'avais deux chevaux, bon ! *(Ponvel)* ; **Daw oa klask un tamm douar kaled 'vid plantañ an anve 'vid go(v)eled** : Il fallait chercher un bout de terre dure pour enfoncer l'enclume pour battre *(Berrien)* ; **Bremañ lod lak 'è, me(d) vent ket mad 'tond ahe, meump ket dou'r 'vid an dra-he** : De nos jours certains en mettent également, mais ils ne viennent pas bien là, nous n'avons pas de terre pour ça *(Skrigneg)* ; **Eh ! Hezh a zivoñso ar parkeier hag a bladoussenno toud an dou'r hag an traou !** : Eh ! Il défoncera les champs et raplatira la terre et tout ! *(Skrigneg)* ; **Brem(añ) (e)ma-heñw war douarou Gouezeg ah(e) ha zo lakeet un tammig bihen war-uhel 'ha !** : Il est maintenant là sur les terres de Gouezec et il est mis légèrement en hauteur ma foi ! *(Pleiben)* ; **Ma faot dê chom da chilow hezh kanañ ha c'hoa'i e jeu ahe, med neuhe ma douarou jomo da labourad !** : S'ils veulent rester l'écouter chanter et faire son affaire ici, mais alors mes terres resteront à travailler ! *(Landelo)* ; **Vïe daw 'è tap(ed) ur balia(d)-douar deus kost(e) ar c'hleuñ dé lakad wa'r c'hleuñ ha vis(e) daw rann(añ)** : Il fallait prendre une bêchée de terre du flanc du talus pour mettre sur le talus et il fallait diviser *(Sant-Wazheg)* ; **'Bénn joñjon brem(añ), gwel(ed) pe-sort mod é dileset an douarou ! 'Bénn zo *matériel* brem(añ) dé labourad 'nê-gn** : Quand je pense maintenant, voir comment les terres sont délaissées ! Quand tu as du matériel de nos jours pour les travailler *(Sant-Wazheg)* ; **Pugur an douar oa douar, peu-prè douar mad ha oa 'n tïegechou o-zri memes-mod ha' ree tro-dizro da zow-ugent devezh-arad** : Puisque la terre était à-peu-près bonne, les trois fermes étaient identiques et faisaient aux alentours de vingt hectares *(Lannedern)* ; **Ar re na gwrïou mad oa tud ha' oa ba o flass o-hun ! O sud oa ba o douar dê ! Me(d) me meus renk(e)t pêo mé douar toud !** : Ceux qui avaient des racines solides, c'étaient des gens qui étaient dans leur propre domaine ! Leurs parents étaient dans leurs terres ! Mais moi j'ai dû payer toutes mes terres ! *(Speied)* ; **Divizhoures, nôa-hi un tamm douar, setou pé vïe daw dê kaoud ar lon-keseg dé labour(ad) an douar, e vïe daw dèi mond dé labour(a)d ba'r fermou war-lerc'h 'vi(d) pêo pezh oa gwraet ga'r c'heseg** : Journalière, elle avait un peu de terre, donc lorsqu'il leur fallait avoir un cheval pour travailler la terre, il fallait qu'elle aille ensuite travailler dans les fermes pour payer ce que les chevaux faisaient *(Laz)*

➢ **Añchañ an douar** : Sillonner la terre *(Poullaouen)*

➢ **Be e-hun war an douar** : Être seul au monde ; **'Mon ket mé-hun war an douar (aha)non !** : Je ne suis pas seule au monde ! *(Laz)*

➢ **Be e vri war an douar** : Être face contre terre ; **Ha heñ oa diskennet ene, blublublup ah(e), pododouilh ! E fri war an douar !** : Et il y descendit, blublublup là, patatras ! Face contre terre ! *(Laz)*

➢ **Bevañ ga traou an douar** : Vivre des fruits de la terre ; **Neuhe veve 'n dud ga traou an douar toud, pezh a rente an douar** : Les gens vivaient alors des fruits de la terre, ce que la terre rendait *(Skrigneg)*

➢ **Bevañ deus an douar** : Vivre de la terre ; **Amañ na vev ket an dud (ne)med deus an douar ba'n takad-mañ** : Ici dans cette zone les gens ne vivent que de la terre *(Poullaouen)*

➢ **Delc'hen-douar** : Tenir une terre ; **Pa oan telc'hen-douar ga ma zud** : Lorsque je tenais une terre avec mes parents *(Skrigneg)* ; **Gwech-ell 'è pé ma komañs(et) da zerc'hen douar ma pren(et) ur jô** : Aussi autrefois lorsque j'avais commencé à tenir une ferme, j'avais acheté un cheval *(Kareis)* ; **Pa oan 'telc'hen-dou'r me lake ma re 'tre an ugent ha fin ar mis** : Lorsque je tenais une terre, je mettais les miennes entre le vingt et la fin du mois *(Skrigneg)* ; **Mamm ha ma zad na komeret un tamm douar ahe gis-se ha vijen gante gis-se 'telc'hen-douar** : Ma mère et mon père prirent un petit bout de terre là comme ça et je fus avec eux comme ça à tenir la terre *(Kallag)*

➢ **Dibradañ deuh an douar** : Se lever du sol ; **Pé 'h ee ar oetur vihen ba un toull mennaket zibrade deuh an douar** : Lorsque la petite voiture allait dans un trou quelconque elle se levait du sol *(An Uhelgoat)*

➢ **Difontañ-douar** : Défricher la terre ; **Difontañ-douar oa troiñ douar-lann ga'n ar bras ha vïe c'hwec'h-eizh chô war an ar** : Défricher la terre c'était travailler la terre d'ajonc avec la grande charrue et il y avait six sept chevaux à la charrue *(Plouïe)*

➢ **Disac'had douar-lann** : Démolir la terre d'ajonc *(Speied)*

- **Diskroc'henañ an douar** : Écorcher la terre ; **Marrad, an dra-he oa diskroc'henañ an douar an tanôañ vije gallet 'vid hadañ segal ha gwinizh-tu ba'r gwaremmou da-houde** : Écobuer, c'était écorcher la terre le plus finement que l'on pouvait pour ensuite semer du seigle et du sarrasin dans les garennes *(An Uhelgoat)*
- **Distokañ deus an douar** : Décoller (les pieds) du sol (en marchant) ; **Hezh zistok deus an douar** : Il lève bien les pieds en marchant *(Plouïe)* ; **Digoueet oa ur gouwad-a(v)el ! Paotr ! Distoket (a)nèoñ deuh an douar** : Il arriva une bourrasque ! Mon gars ! Il fut décollé du sol *(Landelo)*
- **Douar arbrad** : (de la) Terre argileuse (bourbeuse) *(Poullaouen)*
- **Douar-bailhe** : Terre à domaine congéable *(Karnod)*
- **Douar berr** : (de la) Terre légère *(Plourac'h)*
- **Douar blod** : (de la) Terre meuble ; **Lec'h (e)ma blod an douar** : Là où la terre est meuble *(Poullaouen)*
- **Douar-brug** : (de la) Terre de bruyère, en friche *(Ar Fouillez)*
- **Douar displen** : (de la) Terre irrégulière (bosselée) ; **Douar displen ba'r gwaremmou** : De la terre irrégulière dans les garennes *(An Uhelgoat)*
- **Douar du** : (de la) Terre noire ; **Med me meus joñj lar ba Penguily mamp douar du un tamm ba un takad** : Mais je me rappelle qu'à Pennguily nous avions un peu de terre noire dans une parcelle *(Kleden)*
- **Douar (é) tihan** : (de la) Terre au repos, jachère *(An Uhelgoat)*
- **Douar fall** : (de la) Mauvaise terre ; **Ur park treut, douar vall** : Un champ pauvre, de la mauvaise terre *(Kleden)* ; **Ya, kalz muioc'h a douar fall 'vid a re-vad ! Med essêet vije o(be)r un dra menneket gante toud, chechou dïonte 'vel vije gallet ober** : Oui, beaucoup plus de mauvaises terres que de bonnes ! Mais on essayait d'en faire toutes quelque chose, tirer le plus qu'on pouvait d'elles *(Sant-Nigouden)*
- **Douar frost** : [***douar fraust*** 1659] (de la) Terre en friche, inculte *(Pleiben)*
- **Douar-glês** : (de la) Terre glaise ; **Ba Kraspenn-vihen ahe oa douar-glês ahe un tamm ha reemp traou 'vel vé gwraet bremañ ga *pâte à modeler*** : Là, à Kraspenn-vihen, il y avait un peu de terre glaise et nous faisions des choses comme on fait maintenant avec de la pâte à modeler *(Berrien)*
- **Douar-gretel** : (de la) Terre aride et graveleuse ; **Douar-gretel, un tammig kras ah(e) his-se, atrejou mein-glas tammig 'e** : De la terre aride et graveleuse, un peu desséchée comme ça, des débris d'ardoises aussi quelque peu *(Laz)*
- **Douar gwleb** : (de la) Terre humide ; **Evid dizouriñ douar gwléb vé red ober gwachiou-don** : Pour drainer la terre humide, il faut creuser des ruisseaux profonds avec dérivations *(Plouie)*
- **Douar kalimantet** : (de la) Terre tassée (par la pluie, terre « cimentée ») ; **Me oa bet 'touariñ 'valdouar ! Ah ! Me lar doc'h lar é kal(ed) an douar en-dro (a)darr(e) 'e blam zo bet keme(nt)-se dour mechañs, kalimantet toud an douar !** : J'étais allée buter les pommes de terre ! Ah ! Je peux vous dire que la terre est dure de nouveaux, probablement du fait qu'il y a eu tellement d'eau, la terre était complètement tassée *(Plonee)*
- **Douar kozh** : (de la) Vieille terre ; **Ar hawreg so douar-lann, douar kozh** : Le guéret c'est de la terre d'ajonc, de la vieille terre *(Ponvel)* ; **Ba'n douar kozh tà traou plom-rèr, med ar re-s(e) so lorgnezh, ar re-s(e) so kal(ed) ha sterd dé droc'hañ** : Les chénopodes apparaissent dans de la vielle terre, mais ce sont des saloperies, ils sont durs et difficiles à couper *(Kleden)*
- **Douar krak** : (de la) Terre aride ; **Talvee ke(t ar) boan mond da lak ur parkad-kwinizh ba douar ha' vis(e) krak** : Ça ne valait pas le coup d'aller mettre un champ de blé dans de la terre qui était aride *(Kleden)*
- **Douar kri** : (de la) Terre pauvre
- **Douar-labour** : [***doar labour*** 1790] (de la) Terre labourable ; **An dra-he oa sterd d'ar c'heseg bale war an dou'r-labour** : C'était difficile pour les chevaux de marcher sur la terre labourable *(Berrien)*
- **Douar-lann** : (de la) Terre d'ajonc ; **Torriñ-hawreg vise laret pe vise troiet an douar-lann ! Vise red drailhañ 'nê ga an trañch goude** : Défricher le guéret se disait lorsqu'on labourait de la terre d'ajonc ! Il fallait après le couper à la houe *(Ponvel)* ; **Difontañ-douar oa troiñ douar-lann ga'n ar bras ha vïe c'hwec'h-eizh chô war (a)n ar** : Défricher la terre c'était travailler la terre d'ajonc avec la grande charrue et il y avait six sept chevaux à la charrue *(Plouïe)* ; **Braw é ha vïe aessoc'h d(a) labour(a)d, me(d) me n'on ket bet 'labour(a)d ga'n ar (ne)med an douar-lann (aha)non !** : C'est pratique et c'était plus facile à travailler (la terre), mais moi je n'ai travaillé à l'araire que la terre d'ajonc *(Speied)*
- **Douar mad** : (de la) Bonne terre ; **Barzh ur feurm ha' vije douar mad barzh** : Dans une ferme où il y avait une bonne terre *(Plouïe)* ; **Ar logod so walc'h 'vid bi ba douar mad 'è ha surtoud e'h ee an traou a vé laket barzh ene vé druoc'h 'vid amañ, ba ur park treut** : Les souris sont capables d'être dans de la bonne terre aussi et surtout que ce qui s'y trouvait était plus abondant qu'ici, dans un champ pauvre *(Kleden)*
- **Douar-mein** : Terre caillouteuse ; **Heñ oa ba'r c'hoat ahe, an douar mad oa ba-tro kêr, gou(de)-se oa ar c'hoat tro-war-dro hag ene oa douar-mein un tamm** : Il était dans le bois là, la bonne terre était en périphérie de la ville, ensuite il y avait le bois tout autour et là il y avait de la terre caillouteuse *(Landelo)*
- **Douar-mene** : (de la) Terre de montagne ; **Pudur, 'vel lær(e)s, amañ é dou'r-men' 'ha !** : Puisque, comme tu dis, ici c'est de la terre de montagne ma foi ! *(Skrigneg)*
- **Douar net** : (de la) Terre propre ; **Pé vise douar net, douar braw ma-keres** : Quand il y avait de la terre propre, de la belle terre si tu préfères *(Plouïe)*
- **Douar plén** : (de la) Terre moyenne ; **Ni zo ba douar plén a-peu-prè, douar pass deus ar c'hentañ, med douar mad memes-tra barzh kêr amañ** : Nous sommes sur une terre moyenne à peu près, pas les meilleures terres, mais une bonne terre tout de même ici au village *(Plouïe)*
- **Douar pounner** : (de la) Terre lourde ; **An dra-he zo dou'r-ponner hañ !** : Ça c'est de la terre lourde hein ! *(Speied)* ; **Dou'r n'é ket pounner, med engal é memes-tra !** : Une terre qui n'est pas lourde, mais quand-même arrangée ! *(Skrigneg)* ; **Ha ba dou'r-ponner pa vé kestion dé basseal ur roulér(e)s 'tro ar mar(e)-m(añ)**

**'raog pider eur** : Et dans des terres lourdes quand il est question de passer le rouleau vers cette époque-ci avant quatre heures *(Speied)*

- **Douar-prad** : Terre de pré (humide, lourde) ; **Tirien, douar-prad sec'h ma peus c'hoant** : Sécheron, de la terre de pré sèche si tu veux *(Kleden)*
- **Douar ru** : (de la) Terre rouge (de profondeur) ; **Skouarniou an ar vers an douar war toud an dra-s(e) ha jom douar ru war o lerc'h, prest da had(añ)** : Les versoirs de la charrue versent la terre sur tout ça et il reste de la terre rouge derrière, prête à être ensemencée *(Kleden)*
- **Douar sec'h** : (de la) Terre sèche ; **Douar krak ! Douar sec'h ga mein** : De la terre aride ! De la terre sèche et pierreuse *(Kleden)*
- **Douar skañw** : (de la) Terre légère ; **Hezh so douar skañw pe douar treut** : C'est de la terre légère ou de la terre pauvre *(Kleden)*
- **Douar soubl** : (de la) Terre souple ; **Me meus ur machin ahe ha' zo ur penn-*butoir*, pé vé soubl an douar, hezh so aes ! Heñ ya e-hun !** : J'ai là une machine, c'est un butoir à main, lorsque la terre est souple, il est facile ! Il va tout seul ! *(Plonee)*
- **Douar stu** : [***douar stu*** 1659] (de la) Terre préparée à recevoir la semence *(Pleiben)*
- **Douar treut** : (de la) Terre pauvre ; **Na temz na teil sete an dra-he vé douar treut** : Ni engrais ni fumier voilà de la terre pauvre *(Skrigneg)* ; **Douar treut, an douar a vank un dra menneg daoñ** : De la terre pauvre, il manque quelque chose à la terre *(Kleden)*
- **Douar uset** : (de la) Terre usée ; **Ha sell, pé oan e(rr)o oa ket lann ha oa mann e-be(d), an douar oa uset toud** : Et donc, lorsque je suis arrivé il n'y avait pas d'ajonc, il n'y avait rien du tout, la terre était toute usée *(Ponvel)*
- **Douar war-goste** : Terrain en pente ; **Douarou ha vise koste gate, douar war-goste** : Des terres qui étaient en pente, un terrain en pente *(Plouïe)*
- **Kaoud douar** : Avoir des terres ; **Hemañ na douar ba Kernéguez d'ar mar(e)-te** : Il avait des terres à Kernéguez à cette époque-là *(Plouïe)*
- **Kignañ an douar** : Écobuer ; **Hag ur varr neu'n oa ur machin da gign an douar** : Et une écobue, c'était alors une machine pour écobuer *(Ponvel)*
- **Kresk an douar** : Augmenter la surface de terre ; **War-lerc'h oa kresket an douar, sete ar mod-se oa mïoc'h ed hag mé dad na choñjet prenañ ur lïeus** : Ensuite on a augmenté la surface de terre, ainsi donc il y avait plus de blé et mon père se décida à acheter une lieuse *(Kergloff)*
- **Lor-zi douar** : Sol en terre battue ; **Sete amañ neuhe oa ur lor-zi douar** : Ici donc il y avait alors un sol en terre battue *(Plouïe)*
- **Lodenn-douar** : Parcelle de terre ; **Ar lodenn-douar zo 'kreis-tre an tu an traoñ hag an tu an nec'h** : La parcelle de terre qui se trouve juste entre le sud et le nord *(Plouïe)*
- **Mond skuizh war an douar** : Être fatigué d'exister ; **Ha soufrañ ree ga'r boan, aet skuizh war an douar** : Il souffrait à cause de la douleur, il était fatigué d'exister *(Kolloreg)*
- **Pa vé erc'h war an douar / Ne vé na tomm na klouar** : Quand la neige recouvre le sol il ne fait ni chaud ni doux *(Plouïe)*
- **Roiñ aer d'an douar** : Aérer la terre ; **Heñ oa un tamm krog dé basseo ba'r jerden ba-maes, dé reiñ aer d'an douar ba-kreis-tre diw renk karotes pe saladen pe pezh pa c'hoant d'had** : C'était un petit croc à passer dehors dans le jardin, pour aérer la terre juste entre deux rangs de carottes, de salades ou de ce que tu voulais semer *(Kleden)*
- **Roiñ e zouar** : Donner ses terres ; **Set(u) an dud na laret nïent ket bet ràet o douar in mod e-bed !** : Les gens ont donc dit qu'ils n'auraient donné leur terre d'une aucune manière ! *(Poullaouen)*
- **Rusañ an douar** : Traîner parterre ; **Ur vantell hir ha' ruse an douar kasimant** : Un long manteau qui traînait quasiment parterre *(An Uhelgoat)* ; **Hezh é an talon, hezh ruse an douar** : C'est le talon, il traînait parterre *(Berrien)*
- **Sevel douar (da / deus)** : Buter le(s) ; **Sevel an douar deuhoute, ya** : Les buter, oui *(Plonee)* ; **Ahe on prest da sevel dou'r dê deja meus gwelet** : Là j'ai vu que je suis déjà prête à les buter *(Skrigneg)* ; **Ur tamm soc'h dé se'el douar deus ar patates** : Un petit soc (butoir) pour buter les patates *(Kleden)* ; **Neuhe a'h on prest deja da sevel dou'r da ma vatates** : Alors je suis déjà prête à buter mes patates *(Skrigneg)* ; **Ma vijoc'h ket deut e ma sa(ve)t dou'r d'ar patates deja un tamm** : Si vous n'étiez pas venus j'aurais déjà un peu buté les patates *(Skrigneg)*
- **Stokiñ an douar** : Toucher le sol ; **'Benn-neu'n stoke ket-hi an douar ken oagn aet d'o(be)r ga(t)i dé droc'hañ** : Pour-lors il ne touchait plus le sol (l'arbre) jusqu'à ce qu'ils aillent l'utiliser pour le couper *(Speied)*
- **Teurc'heller-douar** : Mauvais paysan ; **N'é keme un teurc'heller-douar** : Ce n'est qu'un fouisseur de terre *(Plouïe)*
- **Teurc'her-douar** : Paysan ; **Hag alïes vije laret 'e, pe-sort micher (e)ma hezh 'h o(be)r ?! Meus ket gwelet hezh 'n hent gwech e-bed ! Un teurc'her-douar lar oa-heñw 'e** : Et souvent on disait aussi, quel métier fait-il ?! Je ne l'ai jamais vu en route ! C'était également un paysan *(Plouïe)*
- **Troiadeg-douar** : Grand labour de terre ; **Charreadeg-keuneud ha troiadeg-douar** : Grand charroi de bois et grand labour de terre *(An Uhelgoat)*
- **Troiñ an douar da vreino** : Défricher la terre ; **Troiñ an douar da vreino, pass gwal don, dechomiñ just didan ar yeot** : Défricher la terre, pas très profondément, déchaumer juste sous l'herbe *(Ponvel)*
- **Troiñ douar** : Labourer la terre ; **Trôet mad an douar** : La terre est bien labourée *(Plouïe)* ; **Pé vijemp ga'r c'heseg d'ar mare-se (é) troiñ douar** : Lorsqu'on utilisait les chevaux à cette époque pour labourer la terre *(Plouïe)* ; **Ha lec'h be zo bet un ha' lake an douar goude vïent trôet (e)vel un daol ahe 'his-se ha lake**

**(a)nê plén, toud braw** : Et là où il y en eu un qui mettait la terre comme une table comme ça après qu'elle eut été labourée et la rendait plane, toute belle *(Plouïe)*

**DOUAR-GÔED** ['duwᵊr,goː(ə)d-t] : [***douar goz*** 1857] n.m. ; Taupinière(s)

**D'ar mar(e)-te vïe kalz berniou douar-gôed ba'r parkeier ha nin ree heñchou !** : À cette époque il y avait beaucoup de taupinières dans les champs et nous (en) faisions des routes ! *(Plonee)* ; **Lod, droug ba o c'horv kaoud douar-gôed dindan o valc'h, (é) tallañ houmañ net hag oblijet da zelc'hen beked ar lemmañ** : Certains en colère de trouver des taupinières sous la faux qui l'émoussaient complètement, ils étaient obligés de continuer jusqu'à l'aiguisage *(Poullaouen)* ; **Ma oa berniou douar-gôed ba-tousk ar voenn, pass skeiñ da valc'h ba'r berniou douar-gôed p(e)tram goude-se droc'he tamm (e-)bed !** : S'il y avait des taupinières parmi le foin, ne pas frapper ta faux dans les taupinières sinon ensuite ça ne coupait pas du tout ! *(Berrien)* ; **Me(d) pezh é, pé vïe klask(et) (n)eizhou ar lapoussed, vïe digass(e)t ar vïou d'ar gêr, goud(e)-se vïe gwraet berniou neuhe ba douar-gô'd hag a vïe dow-tri neuhe 'c'hoa(r)i** : Mais ce qu'il y a c'est que lorsqu'on cherchait des nids d'oiseaux, on ramenait les œufs à la maison, ensuite on faisait alors des tas dans une taupinière et il y avait alors deux-trois à jouer *(Kolloreg)*

**DOUARIÑ** [du'ɑːri] : [***douara*** 1659] vb. ; Butter (les plants) / Couvrir de terre

✗ *syn.* : ***sevel douar***

**Douariñ 'valouar, an dra-h(e) so sev(e)l douar war an avalouar** : Butter les pommes de terres, c'est les lever la terre sur les pommes de terre *(Speied)* ; **Da 'n dra-(ho)nt zigassè choñj din da mé liorzh c'hoazh, 'vid 'h o(be)r 'vel-dê 'touariñ 'valouar** : D'ailleurs ça me faisait penser à mon potager, pour faire comme eux buttant les pommes de terres *(Speied)* ; **Ah ya ! Pell-zo, ya ! Ma re-me 'n-im douch ar c'haol bremañ ! Ha sell ma bet poan 'touariñ 'nê hañ !** : Ah oui ! Il y a longtemps, oui ! Les miennes (patates) ont maintenant les fanes qui se touchent ! Et donc j'avais eu du mal à les buter hein ! *(Plonee)* ; **Me oa bet 'touariñ 'valdouar ! Ah ! Me lar doc'h lar é kal(ed) an douar en-dro (a)darr(e) 'e blam zo bet keme(nt)-se dour mechañs, kalimantet toud an douar !** : J'étais allée buter les pommes de terre ! Ah ! Je peux vous dire que la terre est dure de nouveaux, probablement du fait qu'il y a eu tellement d'eau, la terre était complètement tassée *(Plonee)*

**DOUBL / DOULB** [du.b(l)] [dulb] : [***doubl*** 1499] ad. & n.m. ; Double / Doublage (+ *ad.*)

◆ Doublage ; **Ha war-lerc'h ma vis(e) ur plañche vis(e) un artisan tàe da lakad soliou petram nim lake soliou-siman barzh ha vis(e) un doub-siman neu'n** : Et ensuite s'il y avait un plancher, un artisan venait mettre des poutres ou bien nous y mettions des poutres en ciment et il y avait alors un doublage en ciment *(Lokarn)*

◆ Double ; **(A-)blass visent laket doub pa vise skañw an horzennou** : Par endroits on en mettait le double quand les gerbes étaient légères *(Poullaouen)* ; **Oamp ket kap da joñjal, « daon ! » Joñjen, « daon ! Ur litrad gwin neus lakeet an doubl, pe betra ?! »** : Nous n'arrivions pas à imaginer, « dam ! » Je pensais, « dam ! C'est un litre de vin qui a mis le double (du prix), ou quoi ?! » *(Skrigneg)*

➢ **Ti-doub** : Maison mitoyenne ; **Un ti-doub, diw or kost-ha-kost, un tamm rijenn-vein ba'r c'hreis 'hat** : Une maison mitoyenne, deux portes côte-à-côte, une petite strie de pierre au centre *(An Uhelgoat)* ; **Ha lec'h mond ba ti-Kaou, oa ba'n dorn-klei, oa aet ba ti-Youenn ha' oa ba'n dorn-dïou, an dra-he zo un ti-doub** : Et au lieu d'aller chez Kaou, qui était sur la gauche, il alla chez Youenn qui était sur la droite, c'est une maison mitoyenne *(An Uhelgoat)*

**DOUBLAÑ / DOULBAÑ** ['dubləd-t] ['dulbəd-t] : [***doublaff*** 1499] vb. ; Doubler / Redoubler

**Ola ya doulbet é, ahe zo kalite** : Oh là oui c'est doublé, ici on a de la qualité *(Berrien)*

**DOUCH** [duʃ] : n.f. (pl. **-ou** ['duʃu]) ; Douche

**Tap ma douch ha cheñchañ ma dilhad** : Prendre ma douche et me changer *(Karnod)*

**DOUE** ['duwə] : [***doe*** 1499] n.m. (pl. **-ed** [du'weːəd-t]) ; Dieu

✗ *m. comp.* : ***c'hwil-an-otrou-doue***

**Ma Doue !** : Mon Dieu ! ; **Enoriñ Doue** : Honorer Dieu *(An Uhelgoat)* ; **Meulomp Doue !** : Louons Dieu ! *(An Uhelgoat)* ; **Doue so partoud** : Dieu est partout *(Skrigneg)*

➢ **An otrou-Doue** : Le Bon Dieu / Le Seigneur / Dieu ; **Med ba'r bed-ell an otrow-Doue rey ket rêson dac'h** : Mais dans l'autre monde le Bon Dieu ne vous donnera pas raison *(Kergrist)* ; **Nann, an otrou-Doue, ma zo un', eh beñ n'ounn ket ba p(e)-lec'h (e)ma !** : Non, Dieu, s'il existe, eh ben je ne sais pas où il est ! *(Berrien)* ; **An otrou-Doue na lar(et) : An heñi n'é ket gouest da zougen renko sklij(añ)** : Le Seigneur avait dit : Celui qui n'est pas capable de porter devra traîner *(Laz)*

➢ **Bennozh Doue zo war'naoñ** : Il est béni de Dieu *(Poullaouen)*

➢ **Doue d'ho pennigo, Doue d'ho penniget** : Que Dieu te bénisse, que Dieu te bénisse ! (se dit à un enfant qui vient d'éternuer) *(Laz)*

➢ **Evid ur bennozh Doue** : Pour une bouchée de pain (pour presque rien) ; **Ar re-gentañ neus bet 'nê 'vid ur bennozh Doue** : Les premiers les ont eus pour une bouchée de pain *(Poullaouen)*

➢ **Fe Doue ! / Fei da Zoue !** : Ma foi ! ; **Fei da Zoue !** : Ma foi ! *(Ar Fouilhez)* ; **Ha c'hwezh fall gate, ah ya fe Dou' 'hat !** : Et ils puaient, ô que oui ma foi ! *(Laz)*

➢ **Ma Doue binniget !** : Mon Dieu ! ; **Oh ! Eh ! N'é ket marw kin ! Oh ma Doue binniget !** : Oh ! Eh ! Elle n'est plus morte ! Oh mon Dieu ! *(Karnod)*

- **Mallezh Toue !** : Nom de Dieu ! ; **Oh pô' yowank ! Joñj un tamm 'ta ! Mallezh Toue !** : Oh p'tit gars ! T'imagines un peu donc ! Nom de Dieu ! *(Karais)*
- **Mar be bolonte Doue** : Si Dieu le veut / Si telle est la volonté de Dieu ; **Ar barados fin ho teiou, mar be bolonte Doue** : Le paradis à la fin de vos jours, si Dieu le veut *(Poullaouen)*
- **Na possubl Doue** : Même si ; **Ga'n amzer, na poch(ubl) Dou' douchet ket deusoute (aha)noh, ar re-h(e) teu da zeterior** : Avec le temps, même si tu ne les touches pas, ils en arrivent à se détériorer *(Laz)*

**DOUETAÑ / DÏOUETAÑ** ['dwetə] [di'wetə] : [***doetaff*** 1499] vb. ; (se) Douter (de)

**Me(d) pé nagn gwel(e)t oa ar poues ga ur lass nagn dïouetet un dra mennaket !** : Mais lorsqu'ils virent qu'il y avait le poids avec un lacet, ils se doutèrent de quelque chose *(Skrigneg)*

**DOUETAÑS** ['dwetɑ̃s] : [***doetancc*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [dwe'tɑ̃su]) ; Doute

**An douetañs oa krog ba'naoñ abowe na klêt ar gaseg o hrisinkal** : Le doute commençait depuis qu'il avait entendu la jument hennir *(An Uhelgoat)*

**DOUGED** ['du:gəd-t] : [***douget*** 1844] ad. ; Porté (-e) / cf. ➢

- **Be douged da *ub.*** : Être favorable à *qqn.* (cf. **a-du**) ; **Ar re-s(e) oa douged d'ar vêleien** : C'étaient des cléricaux *(Poullaouen)*
- **Be + *pad* douged** : Être enceinte de + *durée* ; **C'hwec'h mis douged a oa pa na gouïet, kaou(d) a ree dèi oa 'h echüiñ 'è ha ga(v)e ket dèi oa dougér(e)s** : Elle était enceinte de six mois lorsqu'elle sut, elle croyait aussi qu'elle terminait et elle ne croyait pas qu'elle était enceinte *(Skrigneg)*

**DOUGEN / DOUG** ['du:gən] ['du:g] : [***doen*** 1499 ; ***douguen*** 1633] vb. (p.p. **douget** ['du:gəd-t]) ; Porter

✗ *cf.* : ***be udb. war e (benn, gein, skoa…)***

**Re-vihen meus ket douget kalz** : Je n'ai pas porté beaucoup de petites *(Plouïe)* ; **Houmañ na nerzh (e)vid doug traou pounner** : Elle avait de la force pour porter des choses lourdes *(Plouïe)* ; **Bremañ daw é domp doug (a)nèoñ ha d'ar lïorzh !** : Il faut maintenant que nous le portions jusqu'au verger ! *(Plonee)* ; **Ar mod da lak ar c'hoef hag ar mod da zougen an dilhad** : La façon de mettre la coiffe et la façon de porter les vêtements *(Skrigneg)* ; **Ar re vé tougen ar sac'h petramed ar re vije tougen ar plous** : Ceux qui portaient le sac ou-bien ceux qui portaient la paille *(Plouïe)* ; **Hag é douget ar segneur d'ond d'o(be)r e bourmenadenn da wel e douar ar mod-se** : Et le seigneur est porté pour aller faire sa promenade pour voir sa terre comme ça *(Landelo)* ; **Pé vije laret d'ar c'heseg dond zougès da vrabañ ha chechès dre-dreñw** : Lorsqu'on disait aux chevaux de venir tu portais ton brabant et tu tirais par-derrière *(Plouïe)* ; **Ha goud(e)-se vis(e) ar baotred dé zougen plous neu'n dé gass d'ar bern plous** : Et ensuite les gars devaient alors porter la paille pour amener au tas de paille *(Ponvel)* ; **Renket vijes beañ in kañw ur bla, oa ur c'hoef plén hag a ha ket droed da zougen dantelezh !** : Tu devais être en deuil un an, il y avait une coiffe simple et tu n'avais pas le droit de porter de la dentelle ! *(Skrigneg)* ; **Ya ! Petramed a brenes ur c'hoef plén da lakad pad ur bla, pugur neuhe vije douget kañw ur bla** : Oui ! Ou-bien tu achètes une coiffe simple à mettre pendant un an, puisqu'on portait le deuil un an *(Skrigneg)* ; **Hag a vé troc'het toud ga'r valc'h ha diboulet goude-se, douget da zond lec'h oa sec'h ar prad, an dra-he oa poeñgnus** : Et on coupe tout à la faux, et l'évacuait ensuite, on le portait là où le pré était sec, c'était rude *(Berrien)* ; **Ha bek(ed) ar saout, oamp ket kap da géss 'nê maes ar c'hrow na mann e-bed, me(d) red dougen toud ar boued ha dougen dour ha tou'n traou !** : Et jusqu'aux vaches, nous ne pouvions pas les amener hors de la crèche ni rien, mais il fallait porter toute la nourriture et porter l'eau et tout ! *(Lokarn)***Tou'n dud houlle mond da zoug ar greun pé oa ket gol sterd ! Ar pezh oa sterd zo troc'h ar fichell ha skloumou ha tap anê da lak war ar bateus hag a oa ar stertañ !** : Tout le monde voulait aller porter le grain vu que ce n'était pas trop difficile ! Ce qui était difficile c'est de couper la tige et nouer et les prendre pour les mettre sur la batteuse, c'était le plus difficile ! *(Kergloff)*

- **Dougen an tok** : S'occuper des enfants de sa femme (porter le chapeau) ; **Hañw zoug an tok** : Il s'occupe des enfants de sa femme *(Plouïe)*
- **Dougen chañs da *ub.*** : Porter chance à *qqn.* ; **Med se dougo ket chañs dac'h !** : Mais ça ne vous portera pas chance ! *(Kergrist)*
- **Dougen deus *ub.*** : Être enceinte de *qqn.* ; **Ha erro da dougin deus-hañ** : Et elle tomba enceinte de lui *(Kergrist)* ; **Ha pé ma erro da zougin deus-hañ neus lesket (a)nèi da goueal** : Et lorsqu'elle tomba enceinte il la laissa tomber *(Kergrist)* ; **Kar lesket neus (a)ha(n)on ba'r vezh ha on tougen ur bugel deus-hañ !** : Il m'a laissée dans la honte alors que je porte un enfant de lui ! *(Kergrist)*
- **Dougen *udb.* ga ur c'hravazh** : Porter *qqchose* sur une civière ; **Med ar mouded vise tennet hag a vise diw blac'h war da lerc'h neuhe 'lakad 'nê da sec'hiñ, 'tougen 'nê ga'r c'hra'azh, oa ket droad dê d'ober ga'r vorc'h** : Mais la tourbe était extraite, il y avait alors derrière toi deux femmes qui la mettaient à sécher, la portait sur une civière, elles n'avaient pas le droit de faire à la fourche *(Brennilis)*
- **Dougen ur bugel** : Porter un enfant (femme enceinte) ; **Med ur plac'h ha' zo 'tougen ur bugel, n'é ket ur plac'h libr memes-tra d'ond da haloupad war-lerc'h an droc'héres d'o(be)r tro ar park hañ !** : Mais une femme qui porte une enfant n'est quand-même pas libre d'aller courir derrière la faucheuse pour le tour du champ hein ! *(Ponvel)*

**DOUGER** ['du:gər] : [***douguer*** 1499] n.m. ; Porte-brancard

✗ *cf.* : ***brankar, brec'h***

**Ar bass vise war gein ar chô ha hezh vïe (é) talc'hen ar brankiriou, heñ oa un douger deusoutoñ, heñ oa un douger (é) tond da dap ar brankiriou** : Le bât était sur le dos du cheval et il tenait les brancards, il comportait un porte-brancard, il comportait un porte-brancard qui venait attraper les brancards *(Plonee)*

**DOUGÉRES** [du'ge:rəz-s] : [***douguerez*** XVI[e]] n.f. (pl. **-ed** [duge're:zəd-t]) ; Femme enceinte / Porte-brancard / & ad. ; Enceinte

◆ Enceinte ; **An heñi nïe laket ar plac'h dougéres** : Celui qui avait mis la femme enceinte *(Plouïe)* ; **Pé nïe gouïet he mamm la oa dougéres** : Quand sa mère a su qu'elle était enceinte *(Plouïe)* ; **Ha oan dougéres sete oan ket deut d'o(be)r tro-kêr** : Et j'étais enceinte donc je n'étais pas venue faire le tour du village *(Plouïe)* ; **Digoueet oa dèi bi braseset ha digoueet dèi bi dougéres** : Elle finit par être engrossée et enceinte *(Poullaouen)* ; **P(a) oa aet ga i wreg ha hoñzh oa deja dougér(e)s deus un'-all** : Lorsqu'il était allé avec sa femme et elle était déjà enceinte d'un autre *(Skrigneg)* ; **Ur c'hoantadenn, 'n hi(ni) vije dougéres nije ket bet pezh a na c'hoant** : Un tache d'envie, celle qui était enceinte n'avait pu ce qu'elle voulait *(Skrigneg)* ; **Ha lod-all lare a 'n-om ga(v)e dougéres pad hi reglamañchou, vije reglamañchou ganti** : Et d'autres disaient qu'elle se retrouvait enceinte pendant ses règles, elle avait ses règles *(Skrigneg)* ; **Un' hag a oa à frekantiñ ur plac'h yowank hag ar plac'h yowank-se oa dougéres deus un'-all** : Un individu qui fréquentait une jeune femme et cette jeune femme était enceinte d'un autre *(Skrigneg)* ; **Gwich-all oa drol an traou ! Oas ket sañset da 'n-om gaoud dougéres ar mo(d)-se, me(d) daon ! Lod 'n-om ga(v)e !** : C'était étrange autrefois ! Tu n'étais pas censé se retrouver enceinte comme ça, mais tiens ! Certaines se retrouvaient ! *(Skrigneg)* ; **Pa oa digoueet dougéres oa deut da joñj dèi, pa na bet hi c'hoar vihen ahe 'n (hi)ni 'h on 'lared dit é Louise hi hano** : Lorsqu'elle fût enceinte, elle pensa, lorsqu'elle eût sa petite sœur là dont je te dis qu'elle s'appelle Louise *(Skrigneg)* ; **Hag ar re-all toud oa dougéres 'benn a oagn dimeet, toud ! Ha me oan ket ! Ah nann ! Kar me ma ka(v)et un' ha ga heñzh, beñ goude mije bet c'hoant nij(e) ket gwraet !** : Et toutes les autres étaient enceintes avant d'être mariées, toutes ! Et moi non ! Ah non ! Car j'en avais trouvé un et avec lui, ben quand bien même j'aurais eu envie qu'il ne l'aurait pas fait *(Skrigneg)* ; **Un treus-kog é 'n (hi)ni 'h ee ga ur plac'h hag ar plac'h-se oa deja dougéres deus un'-all ha pa vije ket 'vid kaoud an (hi)ni na laket 'nèi dougéres, kentoc'h 'vid chom e'h ee ga un'-all ha' vije kontant deusouti** : Un père nourricier c'est celui qui allait avec une femme et cette femme était déjà enceinte d'un autre, lorsqu'elle ne pouvait pas avoir celui qui l'avait mise enceinte, plutôt que de rester (seule) elle allait avec un autre qui l'acceptait *(Skrigneg)*

◆ Porte-brancard ; **Ar bass é ba b(e)-lec'h vïe laket an dougéres, an dougéres-se vïe lak(e)t ba'r brankariou ! C'hwi lake ar jô ba'r limon hag ar c'hu(l)ier neu'n zo (e)vi(d) kass ar c'harr 'dreñw !** : La sellette c'est là où on met le porte-brancard, ce porte-brancard était mis dans les brancards ! Vous mettiez la monture dans le limon et alors l'avaloir, c'est pour amener la charrette vers l'arrière ! *(Speied)*

**DOUJIÑ** ['du:ʒi] : [***dougaff*** 1499] vb. ; Ménager

➢ **Doujiñ war *udb.*** : Ménager sur *qqchose* ; **Doujiñ war ar sañwon, pass lakad kalz a sañwon !** : Ménager sur le savon, ne pas mettre beaucoup de savon ! *(Skrigneg)*

**DOULBAÑ** ['dulbəd-t] : vb. ; Doubler / Redoubler (cf. **doublañ**)

**DOUPIER / DOUBIER / DOURBI** ['dupjər] ['dubjər] ['dupcɛr] ['durbi] : [***toupyer*** XVI[e]] n.f. (pl. **-ou** [du'pjɛru]) ; Nappe / Napperon / Couvre pain / Serviette panetière

**Holala ! Ni lamme ga an dra-he ! Vije laket neuhe un doubier war an daol** : Holala ! Nous sautions dessus ! On mettait alors un napperon sur la table *(Skrigneg)* ; **P(a) oan ti ma zud vije lak(et) ar wastellenn war an doupier hag pep-hi(n)i a droc'he i damm** : Quand j'étais chez mes parents on mettait la grosse galette sur le napperon et chacun coupait son bout *(Skrigneg)* ; **Diw dorzh vije, sete vije un' jomeè, an heñi-all vïe tenn(et) hag vïe laket war penn an daol hag vïe laket an dourbi en-dro daoñ** : Il y avait deux miches, donc une restait, l'autre était enlevé et on la mettait sur le bout de la table et on l'entourait d'un napperon *(Lokmarïa)* ; **Ah ! An dourbi, a-wechou (e)vi(d) an dourbi vise laket un' braw ha vïe laket an dra-he war-gorr(e) ar bar(a) ha vïe un tamm dantelezh war ar bord deusontoñ** : Ah ! Le couvre pain, parfois pour le napperon on en mettait un beau et on mettait ça sur le pain et il était bordé d'un bout de dentelle *(Lokmarïa)*

**DOUR** [du:r] : [vx. br. ***duur*** ; ***dour*** 1499] n.m. (pl. **-eier** [du'rɛjɛr] **-ejer** [du'rɛ:ʒɛr]) ; Eau / Eaux (poche des eaux) / Liquide (translucide) / & Grosse pluie

✗ *m. comp.* : ***elestr-dour-melen, gwazh-dour, jê-dour, pod-dour, poull-dour, stivell-dour, strinkéres-dour*** ; & *cf.* : ***glaw***

◆ Eau ; **Ah ! Leun a zour !** : Ah ! Rempli d'eau ! *(Brennilis)* ; **Taol-dour war'naoñ** : Jeter de l'eau dessus *(Kareis)* ; **Gwel a ra i skeud ba'h an dour** : Il voit son reflet dans l'eau *(Skrigneg)* ; **Passe an dour din ! – Dal !** : Passe-moi l'eau ! – Tiens ! *(Skrigneg)* ; **Ah(e) é divïet an dour da zond** : Là la route est déviée pour venir *(Skrigneg)* ; **E(rr)o é bihen an dour ba'r stêr** : Le niveau de l'eau est bas dans la rivière *(Poullaouen)* ; **Ar breñw-koat vev ba'n dour** : La phrygane vit dans l'eau *(Rostrenn)* ; **Daw tennañ dour ba'r c'homm** : Il faut tirer de l'eau de l'abreuvoir *(Plouïe)* ; **Sell ! Ahe (e)ma an dour 'stivelliñ** : Regarde ! Là l'eau coule en rigole *(Skrigneg)* ; **Tourigella(d) ree ma botes war an dour** : Ma chaussure dansotait sur l'eau *(An Uhelgoat)* ; **Dour zo ha te zo ba un tu bennaket** : Il y a de l'eau et du thé quelque part *(Berrien)* ; **(E)vid ampech an dour d'ond barzh** : Pour empêcher l'eau de pénétrer *(Berrien)* ; **Vïe losk an dour d'ond war ar prad** : On laissait l'eau venir dans le pré *(Plouïe)* ; **Set(u) un devezh p(a) oa hond da gerc'had dour** : Un jour donc quand il allait chercher de l'eau *(An Uhelgoat)* ; **Ah ya, med lakeet ba'n dour un tamm bihen a-raog !** : Ah oui, mais mis dans l'eau un petit peu avant ! *(Skrigneg)* ; **An dour 'tond-mae(s) ar goutierenn a stivell mo(d)-se** : L'eau sortant de la gouttière ruisselle comme ça *(Skrigneg)* ; **B(l)am da an dour da zond un tamm bihen partoud** : Afin que l'eau vienne un petit peu partout *(Kareis)* ; **Dour, kajimant-sur, vije laket da gaoud mïoc'h, da greskiñ** : On mettait très certainement de l'eau pour avoir plus, pour

augmenter *(Skrigneg)* ; **Ba'h penn an ti oa ar rod 'treiñ ga dour, ar rod-mil' !** : Dans le bout de la maison, la roue tournait grâce à l'eau, la roue de moulin *(Skrigneg)* ; **Gwask(et) un tamm bihen neu'n ha hadpassêt ba'n dour** : On essorait alors un tout petit peu et on repassait dans l'eau *(Kareis)* ; **Oh !!! Ahe zo dour walc'h ! Feus kimed tap ma peus c'hoant !** : Oh !!! Là y a assez d'eau ! T'as qu'à prendre si tu veux ! *(Ar Fouillez)* ; **Na gall digass dour-Ellez ha bassee ket dre ene** : Il a pu amener l'eau de l'Ellez qui ne passait pas par là *(Landelo)* ; **Pé vïe aet toud an dour deuh ar pod, bade ket pell an dour** : Quand toute l'eau du pot était partie, l'eau ne durait pas longtemps *(An Uhelgoat)* ; **Laket heus ar gwin war an daol 'è ? – Meus ket, med an dour zo deja** : Tu as aussi mis le vin sur la table ? – Non, mais il y a déjà l'eau *(Skrigneg)* ; **Neubeutoc'h vije pa vije an amzer sec'h 'è, med james na bet manket dour** : Il y en avait moins lorsque le temps était sec, mais il n'a jamais manqué d'eau *(Skrigneg)* ; **Hezh a dape an dour ba'r veunteun pé vïe an hanter-nos (o) sonañ** : Il prenait l'eau dans la fontaine quand minuit sonnait *(An Uhelgoat)* ; **Ur skeul ba bep tu d'ar bern evid chet an dour dre war-horr(e)** : Une échelle de chaque côté du tas pour jeter l'eau par le dessus *(Plouïe)* ; **Kuit dèoñ da zifrekañ barzh an dour da zond maes en-dro** : Afin d'éviter de se débattre dans l'eau pour ressortir *(Kolloreg)* ; **Pé waskes war patates fouesk neuhe teu (e)vel dour deusoute** : Lorsque que tu presses sur des patates mollasses il en sort comme de l'eau *(Plouïe)* ; **Ya, me(d) ha lod dennègn ket 'n dour pé vis(e) gleet dê o(be)r !** : Oui, mais certains n'enlevaient pas l'eau lorsqu'ils devaient le faire ! *(Kareis)* ; **Oamp bet é tennañ dour ha kass an dour da chetañ war (a)r plous** : Nous avons tiré l'eau et envoyé l'eau pour la jeter sur la paille *(Plouïe)* ; **Ya ! Dond a ree an dour war-gorr(e), dourenniñ ree, med heñ vije glas** : Oui ! L'eau remontait à la surface, il se liquéfiait, mais elle était verte *(Skrigneg)* ; **Me(d) ma zileuñiè an dour, 'benn-ne(u)'n vis(e) dour, ur bern dour heñ !** : Mais si l'eau débordait, c'est que pour-lors il y avait de l'eau, énormément d'eau hein ! *(Kareis)* ; **Tufew zo ur men ha' les(k) passeal an dour barzh ennoñ, ma vé ket brein 'nèoñ** : Du tuffeau, c'est une pierre qui laisse passer l'eau, si elle n'est pas décomposée *(Speied)* ; **Ah eo ! Dour vije, 'r gooñ vije dour hañ ! 'N hañw vije ket kalz, me(d) 'r gooñ vije !** : Ah si ! Il y avait de l'eau, il y avait de l'eau l'hiver hein ! Il n'y en avait pas beaucoup l'été, mais il y en avait l'hiver ! *(Skrigneg)* ; **Dileuñiet, ya, an dra-s(e) oa pé zebordè an dour pet(r)a ! Pé zebordè ar wazh pet(r)a !** : « Dileuñiet », oui, c'était lorsque l'eau débordait quoi ! Lorsque le ruisseau débordait quoi ! *(Kareis)* ; **Soaig neuhe vije 'hond da gerc'had dour d'ar stêr ga ar varrikenn, ar c'harr hag ar chô** : Alors Soaig allait chercher de l'eau à la rivière munis d'une barrique, de la charrette et du cheval *(Kolloreg)* ; **Ha pé 'h ee da 'n-om werc'hiñ, tàè-hi ahe ha 'n-om werc'hè ga'n dour-hezh !** : Et lorsqu'elle allait se laver, elle venait là et se lavait avec cette eau ! *(Kareis)* ; **Ha troc'het ar bord ga un treñch espress d'o(be)r blamed d'an dour da gerzhed** : On tranchait le bord avec une houe exprès pour le faire afin que l'eau chemine *(Skrigneg)* ; **Hezh 'o dour ha' n'o ket (a) besked barzh ha n'o ket oksijen enni, n'o ket dour mad !** : Ce sera de l'eau dans laquelle il n'y aura plus de poissons et elle ne contiendra plus d'oxygène, ce ne sera plus de la bonne eau ! *(Poullaouen)* ; **Ha vije leuniet an toull ga ur werenn ha vije laket dour barzh, d'o(be)r an toull, dour yin** : Et on remplissait le trou avec un verre dans lequel on mettait de l'eau, pour faire le trou, de l'eau froide *(Lokmarïa)* ; **D'ar merc'her d'aba(r)d'hê neu'n 'h ee ar patroñ da zihelliñ 'n dour da zond war i dachenn daoñ** : Alors le mercredi en fin d'après-midi, le patron allait réorienter l'eau pour qu'elle aille sur son terrain à lui *(Kareis)* ; **Ha hezh ziloaie ket ! Ha vên choñjal wichou, med pe-sort mod reent neu'n pé vis(e) dour ar mod-se ?** : Elle ne décantait pas ! Je me demande parfois, mais comment faisaient-ils alors lorsqu'il y avait de l'eau comme ça ? *(Poullaouen)* ; **Me(d) ar prajou vise dour barzh-enne toud 'è, ar re vïe ket dour barzh-enne, ar reñ-s(e) vis(e) labour(e)t !** : Mais les prés contenaient aussi tous de l'eau, ceux qui ne contenaient pas d'eau étaient travaillés ! *(Kareis)* ; **Un doukenn zo ur lestr ugent litr, laket ba ur baner kuit da dorriñ ar gwer, laket vé dour pe chistr barzh, pe traou ar mo(d)-se** : Une dame-jeanne est une bonbonne de vingt litres, mise dans un panier afin d'éviter de casser le verre, on y met de l'eau ou du cidre ou d'autres choses comme ça *(Plouïe)* ; **Ur veunteun oa hag ne zisec'he ket ! Na deuh an hañw na deuh ar gooñ, n'eus ket bet gwel(et) biskoazh ! Ahe vije an dour redeg dalc'h-mad** : Une fontaine qui ne s'épuisait pas ! Ni l'été, ni l'hiver, ça n'a jamais été vu ! L'eau y coulait constamment *(Skrigneg)* ; **Dond a ree an dour war 'r prajeier da 'n nawes go(ude)-se, med ar mod-all da 'n heñi vïe 'tigass an dour d'ar vel(e)n vis(e) laret ar bir da'nèoñ** : L'eau venait dans les près du chenal ensuite, mais sinon on appelait « ar bir » de celui qui amenait l'eau ou moulin *(Speied)* ; **Seto oa deveiou hag an deveiou-se pôa droad dé dap(ed) dour hag an deveiou-all oa (a)n heñi-all, pep-heñi nôa e dro dé dap(ed) dour** : Il y avait donc des jours et ces jours-là tu avais le droit de prendre de l'eau et c'était l'autre les autres jours, c'était chacun à son tour de prendre de l'eau *(Sant-Wazheg)* ; **Amañ d'an traoñ oa ur wazh vihen goude hag un devezh ar su(zhu)n vije da peb tïe(ge)zh ha lod a teue deuh an noñs da làerezh an dour d'ond war i brad, sell goude vije béc'h !** : Ici en contrebas, il y avait après un petit ruisseau, c'était une journée par semaine pour chaque famille et certains venaient la nuit voler l'eau pour qu'elle aille sur son pré, donc après il y avait du conflit ! *(Skrigneg)*

◆ Eaux (poche des eaux) ; **Sete ma hrev an dour pé dap an troad, a'h ee an hoc'h kuit ha red da chech en-dro** : Si la poche des eaux crève lorsqu'il attrape le pied, le cochon partait et il fallait tirer à nouveau *(Speied)*

◆ Grosse pluie ; **Dour a ra** : Il pleut à grosses gouttes *(Skrigneg)* ; **Ma ree dour, wichou an amzer vé hudur !** : S'il pleuvait, parfois le temps est dégueulasse ! *(Plourac'h)* ; **N'é ket ar pezh dour a ra, ur bann(e) strinkadur hond 'biou** : Ce n'est la pluie qu'il fait, un coup d'embruns qui passe *(Poullaouen)*

◆ Liquide (translucide) ; **Pa teu dour, pa res ur boss war da zorn, ahe teu dour da-heul, sell teu liswad** : Lorsque du liquide apparaît, lorsque tu te fais une bosse à la main, ensuite du liquide vient, ce sont donc des sérosités qui apparaissent *(Skrigneg)* ; **Pa rees ur pe-moc'h bihen war da zorn a teue dour ha gwad assames, sell an dra-h(e) oa liswad !** : Lorsque tu te faisais une ampoule à la main, du liquide et du sang apparaissaient en même temps, c'étaient donc des sérosités ! *(Skrigneg)*

➢ **Be etre dour ha tan** : Être entre deux eaux *(Plouïe)*

➢ **Berad-dour** ['be:ra'du:r] : Goutte d'eau ; **Ur berad-dour** ['be:ra'du:r] : Une goutte d'eau *(Lannedern)*

➢ **Beskennad-dour** : Un tout petit peu d'eau ; **Ur veskennad-dour** : Un tout petit peu d'eau *(Poullaouen)*

➢ **Bidoniad-dour** : Bidon plein d'eau ; **Ur bidoniad-dour war ar leur** : Un bidon plein d'eau sur le sol *(Poullaouen)*

- **Charread dour** : Transporter de l'eau ; **Med d'ar mare-se na oa ket pomperien, na kamioniou oa ket (iv)e da charread dour 'vel zo bremañ** : Mais à cette époque-là il n'y avait pas de pompier, ni non-plus de camion pour transporter de l'eau comme il y a maintenant *(Plouïe)*
- **Dond dour (deus / war) e hinou** : L'eau qui vient à la bouche ; **Oy mi tàe an dour war ma ginou pa welen an dra-se** : Holala ! L'eau me venait à la bouche quand je voyais ça *(An Uhelgoat)* ; **Hemañ teue an dour deuh i hinou, paotr-kaezh, pé na gwel(et) ur pezh rost 'tond war an daol** : Il lui venait l'eau à la bouche, mon pauvre, lorsqu'il vit qu'un gros rôti fut apporté sur la table *(Skrigneg)*
- **Dond dour war e zowlagad** : Les larmes qui montent aux yeux ; **Dour teue war e zowlagad** : Les larmes lui montaient aux yeux *(Lokered)*
- **Dond ga'n dour** : Pousser grâce à l'eau (plante) ; **Ba serten tachennou vise daw kass dour ! Ha war-lerc'h vis(e) gwraet gwajou bihen neu'n da lakad dour partoud pet(r)a ! Pugur ar yeot tàè ga'n dour !** : On envoyait de l'eau sur certains terrains ! Et après on faisait alors de petits ruisseaux pour mettre l'eau partout ! Puisque l'herbe pousse grâce à l'eau *(Kareis)*
- **Dour benniget** : Eau bénite ; **Sklapañ dour binniget war ar marc'hadour-saout !** : Asperger d'eau bénite le marchand de vaches ! *(An Uhelgoat)* ; **Barzh un dorn oa ar gras gantoñ uhel ha barzh an dorn-all oa ar pod-dour binniget** : Il portait haut la croix d'une main et de l'autre il tenait la cruche d'eau bénite *(An Uhelgoat*
- **Dour berved** : (de l') Eau bouillie ; **Hag ar yar tre hom-diw ahe ha pleuet hei ! Gast ! Med mamp ket laket 'nèi ba dour berved na mann e-bed hañ !** : Et la poule là entre nous deux et nous la plumions ! Putain ! Mais nous ne l'avions pas mise dans le l'eau bouillie ni rien hein ! *(Karnod)* ; **Gwich-all oa ket lousow(et) na traou, me(d) p(a) vije c'hoant da zisparissiñ 'nê : Lakad dour berved war'nê vije gwraet** : Autrefois on ne traitait pas ni rien, mais lorsqu'on voulait les faire disparaître, on leur mettait de l'eau bouillie dessus *(Skrigneg)*
- **Dour bras** : Eau dont le niveau est haut ; **Hag a un noñsvezh glaw hag avel, 'vel a lar ar ganowenn, an dour v(o)a bras** : Et une nuit de pluie et de vent, comme dit la chanson, le niveau de l'eau était haut *(Pleiben)*
- **Dour brein** : (de l') Eau pourrie ; **Bremañ n'eus ket kin (ne)med dour brein ba Gwerliskin** : Maintenant il n'y a plus que de l'eau pourrie à Guerlesquin *(Poullaouen)*
- **Dour-bugachou** [du:rby'gaʃu] : (de l') Eau de lessive *(Lannedern)*
- **Dour domm / Dour tomm** : (de l') Eau chaude ; **Dour pass tomm-tomm (iv)è** : De l'eau pas très chaude aussi *(Lokmarïa)* ; **Ha sete ba heñ vïe dour domm barzh ato** : Et donc dedans il y avait toujours de l'eau chaude *(Sant-Wazheg)* ; **He(zh) oa dru ! Ha laket-hezh ba'n dour domm** : Elle était grasse (la laine) ! Et on la mettait dans l'eau chaude *(Plonee)* ; **Karget dour da reiñ dour tomm d'ar saout d'ar mintin !** : On remplissait d'eau pour donner de l'eau chaude aux vaches le matin *(Lokarn)* ; **Vis(e) lak(et) an dilhad barzh ha lak(et) an dour tomm barzh** : On y mettait le linge et on y mettait l'eau chaude *(Kareis)*
- **Dour-erc'h** : (de la) Neige fondue (cf. **boued-erc'h**) ; **Ba-am(añ) vis(e) ket keme(nt)-s(e) erc'h, med d'ar mareou-se memes-tra heñ ! Dour-erc'h ma peus c'hoant, yin** : Ici il n'y avait pas tant que ça de neige, mais à ces époques quand-même hein ! De la neige fondue si tu veux, froide *(Kleden)*
- **Dour-feunteun** : (de l') Eau de source ; **Dour-feunteun oa ar gwellañ toud c'hoazh** : L'eau de source était encore la meilleure de toutes *(Plouïe)*
- **Dour-glô** : (de l') Eau de pluie ; **N'eus kemed trempañ linad ga dour-glô hag an dra-he a gass ar c'hwilou kuit diwar ar plantennou hag a zo mad** : Il n'y a qu'à tremper des orties avec de l'eau de pluie et cela chasse les insectes des plantes qui sont bonnes *(Skrigneg)*
- **Dour-grijyl** : (du) Cresyl ; **Ya ! Ha dour-grijyl vije gwraet 'è ! An dra-h(e) oa kreñw, dour kreñw ! Alkol oa barzh** : Oui ! Et on faisait aussi du Cresyl ! C'était fort, de l'eau forte ! Ça contenait de l'alcool *(Skrigneg)*
- **Dour-gwelc'hadur** : (de l') Eau de lavure / (de la) Rinçure ; **Hag ar re-s(e) vis(e) laket ba-lec'h vis(e) despunet toud ar restachou ha lec'h vise toud an dour-gwelc'hadur hag ene vis(e) c'hwezh fall** : Et ils étaient installés là on ramassait les restes (de nourriture), là où il y avait toute l'eau de lavure et ça puait *(Kergloff)*
- **Dour-gwelc'haj** : (de l') Eau de lavure / (de la) Rinçure ; **« Gwe(l)ien » é 'n dour-gwelc'haj** : « Gwe(l)ien » c'est de l'eau de lavure *(Plourac'h)*
- **Dour gwermin** ['gwɛ̀rmin] : (de l') Eau stagnante *(Berrien)*
- **Dour-haw** : (du) Purin ; **Med pé vis(e) dour-haw barzh, be vis(e) liw ar c'hafe... Se oa trist memes-tra !** : Mais lorsqu'elle contenait du purin, elle avait la couleur du café... C'était quand-même triste ! *(Poullaouen)* ; **An dour-haw da 'n-om sil 'è, pugur oa kemed kreier, oa kemed berniou-teil partoud, en-dro d'an ti !** : Le purin s'infiltrait également, puisqu'il n'y avait que des crèches, que des tas de fumier partout, autour de la maison ! *(Poullaouen)*
- **Dour-javel** : (de l') Eau de javel ; **Oa kemed dour-javel d'ar poent-se, d'ablam da zivulumiñ traou krei(s) treig ar loned ha-toud !** : Il n'y avait que de l'eau de javel à cette époque-là, afin de désinfecter entre les pattes des bêtes et tout ! *(Skrigneg)*
- **Dour klouar** : (de l') Eau tiède ; **Dour klouar, vïe lak(et) ed ha vïe mesket an dra-he ha laket holen glas ha goud(e)-se neuhe vïe leusket an dra-he da hoiñ da-beked an de war-lerc'h vintin** : De l'eau tiède, on mettait du blé et on mélangeait ça et on mettait du gros sel et alors ensuite on laissait ça fermenter jusqu'au lendemain matin *(Lokmarïa)*
- **Dour-kouilhourenn** : (de l') Eau de vaisselle sale de plusieurs jours ; **Oh ! Amañ zo dour-kouilhourenn !** : Oh ! Ici y a de l'eau de vaisselle sale de plusieurs jours *(Plouïe)*
- **Dour-laezh** [du.r'lɛ:z-s] [***dour-leaz*** 1870] : (du) Lait mouillé (lait mêlé d'eau) ; **Ha da 'n a(b)ard'hê-nos neuhe, ar goloñn vé prepar(et) raog heñ ! Netoiet-mad ha vé stri(n)ket ur bann(e) dour-laezh ga suk(r) barzh, c'hwi eve ur bann(e) : Psssit ha psssit ! Tro-war-dro !** : Et alors le soir, on prépare la ruche avant hein ! Bien nettoyée et on seringuait un peu de lait mouillé contenant du sucre, vous buviez un coup : Psssit et psssit ! Tout autour *(Laz)*

- **Dour-landigou** [du.rlɑ̃n'di:gu] : (du) Bleu de lessive ; **Da welc'hiñ 'nê en-dro ha da basseal 'nê ba'n dour-landigou alïes :** Les laver et les passer souvent dans le bleu de lessive *(Ar Fouillez)* ; **Ha goude 'h es d'ar stêr ha welc'hes 'nê un tamm bihen en-dro ha lakes 'nê ba'n dour-landigou bramed dê da veañ gwenn ha braw** : Et après tu vas à la rivière et tu les relaves un tout petit peu et tu les mets dans du bleu de lessive afin qu'ils soient blancs et beaux *(Ar Fouillez)*
- **Dour-liñjour** [du:r'lĩ:ʒur] : (de l') Eau bouillie qui sort de la lessiveuse *(Lannedern)*
- **Dour-mor** : (de l') Eau de mer ; **Hoh ! Amañ n'é ket an dour-mor a vank ! Ma piche gwelet pe-sort mor bras a oa, bah !** : Oh ! Ici ce n'est pas l'eau de mer qui manque ! Si vous aviez vu quelle grande mer il y avait, pff ! *(Ar Fouillez)*
- **Dour-pil** : (des) Trombes d'eau ; **Dour-pil a ra** : Il s'abat des trombes d'eau *(Ar Fouillez)*
- **Dour prop** : (de l') Eau claire / (de l') Eau propre ; **Passeal an dilhad ba'n dour prop** : Passer le linge à l'eau claire *(Lannedern)* ; **Beñ kass d'ar stêr c'hoazh blam da basseal 'nê ba'n dour war-lerc'h, dour prop** : Ben l'envoyer au lavoir de nouveaux afin de le passer à l'eau ensuite, à l'eau propre *(Ponvel)*
- **Dour prop da evañ** : (de l') Eau potable ; **Dour prop neu'n da e(v)o** : Donc de l'eau potable *(Speied)*
- **Dour-rouss** : (de la) Transpiration ; **An dour-rouss tàe maes, an dra-he ree vad, lare lod** : Ah ! La transpiration s'évacuait, ça faisait du bien, disaient certains *(Ponvel)*
- **Dour-sañwon** : (de l') Eau savonneuse ; **Damaig me 'h a d'o(be)r dour-sañwon dit !** : Tout à l'heure je vais te faire de l'eau savonneuse ! *(Skrigneg)* ; **Ha lod so ahe, ar vugale, àh o(be)r ga dour-sañwon** : Et certains font là, les enfants, avec de l'eau savonneuse *(Skrigneg)* ; **Ni yee da dal-kichenn ar stêr ga mé mamm hag vïe dour-sañwon** : Nous allions à côté de la rivière avec maman et il y avait de l'eau savonneuse *(Plonee)* ; **An dra-he vije gwraet, vije laket dour-sañwon barzh hag a teue *des bulles* maes goude deuh ar bistolenn ha vije plijadur, houzoh walc'h** : On faisait ça, on y mettait de l'eau savonneuse et après des bulles sortaient de la sarbacane, on avait du plaisir, vous savez bien *(Skrigneg)*
- **Dour-sukr** [du:r'syk] : (de l') Eau sucrée ; **Ga ur bann(e) dour-suk' ha gou(de)-se lakeè ur liñser braw neuhe ha vé darc'h(et) ar goloñn di(nd)an an he(d)-kwen(an) neuhe ha vé gwraet un taol sec'h !** : Avec un peu d'eau sucrée et ensuite on mettait alors un beau drap et on gardait alors la ruche sous l'essaim et on fait un coup sec ! *(Laz)*
- **Dour-troubl** [du:r'trup] : (de l') Eau trouble ; **Pé vis(e) dour 'vel dec'h, eh beñ toud ar re-s(e) a 'n-om sile ba'r puñs hag vije dour-troub** : Lorsqu'il flottait comme hier, eh bien tous ceux-là s'infiltraient dans le puits, l'eau était trouble *(Poullaouen)* ; **Ma mamm pé 'h ee da denno dour deuh ar puñs oa tre tal an ti lare : « Ah ! Troub é an dour (a)darr(e) vinos ! »** : Lorsque ma mère aller tirer de l'eau du puits qui était juste en face de la maison elle disait : « Ah ! L'eau est encore trouble aujourd'hui ! » *(Poullaouen)*
- **Dour vall** : (de l') Eau impropre ; **Ya, me(d) an dra-he zo dour vall neuhe !** : Oui, mais c'est de l'eau impropre alors ! *(Skrigneg)*
- **Dour-vinerêr** : (de l') Eau vulnéraire ; **Evañ ree un bann'h mat a zour-vinerêr raog mond** : Elle buvait un bon coup d'eau vulnéraire avant d'aller *(An Uhelgoat)* ; **Deus an abard'hê vise gwraet un dro ga dour-vinerer** : En fin d'après-midi on faisait une tournée d'eau vulnéraire *(Ponvel)* ; **Dour-vinerer, oh heñzh oa un alkol gwenn ahe, oa 'vel an dour oa ha heñw oa mad ! Heñw oa *anisé*** : De l'eau vulnéraire, oh c'était un alcool blanc là, c'était comme l'eau et c'était bon ! Elle était anisée *(Ponvel)*
- **Dour yin** : (de l') Eau froide ; **Ya, deus an dra-he meus joñj, dour yin ahe** : Oui, je me rappelle de ça, de l'eau froide là *(Plouïe)*
- **E(rr)i é bihen an dour ga'r pato** : Il est au bord de la faillite *(Plourac'h)*
- **Erro é isel an dour ga e batates** : Il est à l'article de la mort / Il a le cigare au bout des lèvres (mot-à-mot : arrivée est basse l'eau avec ses patates) ; **Aet é da flutañ ! E'o é isel an dour ga e batates** : Il est parti chier accroupi ! Il a le cigare au bout des lèvres *(Ponvel)*
- **Flistriñ dour** : Asperger de l'eau ; **'Vel vé ar vugale c'hoa(r)i ga machinou da flist(r)iñ dour ahe** : Comme sont les enfants qui jouent avec des machines là pour asperger de l'eau *(Skrigneg)* ; **Hemañ zo c'hoa(r)i ga ur flist(r)éres, garg an dour barzh hag a flist(r) anaoñ war i gamal(a)d !** : Il joue avec une seringue, il la charge de l'eau et asperge ses amis ! *(Skrigneg)*
- **Glaw vrass ken yey dour ba rèr 'r re-vihen !** : De la grosse pluie, à tel point que l'eau rentrera dans le cul des petits *(Laz)*
- **Gweled an diaoul ba'n dour** : Avoir peur de l'eau (mot-à-mot : Voir le diable dans l'eau)
- **Kamïon-dour** : Camion à eau ; **Bremañ vé ket gwraet (ne)med lak ar sirenn en-dro hag ar bomperien teu gad o c'hamïon-dour** : Maintenant on ne fait que mettre la sirène en route et les pompiers viennent avec leur camion à eau *(Plouïe)*
- **Kass-dour** : Courant (d'eau) ; **Kasset ma botes ga'r c'hass-dour** : Ma chaussure ramenée par le courant *(An Uhelgoat)*
- **Kass *ur lon* d'an dour** : Envoyer *un animal* s'abreuver ; **C'hwi vïe daw reiñ boued d'ar re-s(e), kass 'nê d'an dour ha ràet kerc'h dê war-lerc'h go(ude)-se** : Il vous fallait leur donner à manger, les envoyer s'abreuver et leur donner de l'avoine ensuite *(Speied)*
- **Lak an dour da virviñ** : Faire bouillir l'eau ; **Hag vije laket an dour da virviñ war an tan ha vije laket teir batoenn vras barzh** : Et on faisait bouillir l'eau sur le feu et on y mettait trois patates *(Kallag)*
- **Lenn-dour** : Plan d'eau ; **Ha n'é ket bihen pugur zo seiteg devezh-arad hag en-dro daoñ zo ur lenn-dour** : Et ce n'est pas petit puisqu'il y a dix-sept journaux de terre [huit hectares et demi] et il y a un plan d'eau autour *(Skrigneg)*

- **Litrad-dour** : Litre d'eau ; **Vé laket ur litrad deus heñzh barzh deg litrad-dour-all** : On en met un litre dans dix litres d'une autre eau *(Skrigneg)* ; **Ken lardet 'vel vije vê bet voien da lak ur litrad-dour da jom war e gein** : Il était si engraissé qu'il y aurait eu moyen de faire tenir un litre d'eau sur son dos *(Plouïe)*
- **Marc'hadour-dour** : Distributeur d'eau ; **Hezh zo ur marc'hadour-dour ha hezh a werzh dour** : C'est un distributeur d'eau, il vend l'eau *(Poullaouen)*
- **Pesk an dour douss** : Poisson d'eau douce ; **Pesked, vije gwraet « pesked an dour douss »** : Des poissons, on appelait ça « des poissons d'eau douce » *(Skrigneg)*
- **Reserv-dour** [rezɛrv'duːr] : Réserve d'eau ; **Ha ar re-he na laket man, na laket pri war'nê hag o(be)r ur reserv-dour petram ur feunteun** : Ils avaient mis de la mousse, de la boue dessus et fait une réserve d'eau ou-bien une fontaine *(Speied)*
- **Sklufad-dour / Strufad-dour** : Ondée de pluie ; **Ba parres Ar Fouillez zo bet ur sklufad-dour fenoñs** : À la Feuillée il y a eu une ondée de pluie aujourd'hui *(Plouïe)*
- **Stalig-dour** : Point d'eau ; **(A-)raog an dour vïe daw mond da gerc'h(ad) anèoñ d'ar feunteun (e)vi(d) 'h o(be)r boued, sè, ga'r sailh ha vis(e) ur stalig-dour ba-dreñw, ba un tu bennaket dre-amañ gi-mañ hag a vise evet** : Avant il fallait aller chercher l'eau à la fontaine pour faire la nourriture, munis d'un seau, un point d'eau se trouvait derrière quelque part par ici et on (en) buvait *(Speied)*
- **Stank-dour** : Étang d'eau ; **Ba'r chatoiou ha'n traou zo sort-se bord ar stankou-dour, vé laket sort-se da zikoriñ** : Il y en a des comme ça dans les châteaux et autres au bord des étangs d'eau, on les met comme ça pour décorer *(Pluskelleg)*
- **Takenn-dour** : Goutte d'eau ; **Ha nagn ket gallet digass un dakenn-dour d'an nec'h anê** : Et ils ne purent amener une seule goutte d'eau en haut *(Speied)*
- **Taped dour** : Prendre l'eau ; **Ya hag ar re-he chome mad, med ar re chome ba'r savellenn, neuhe 'r re-he dape dour toud** : Oui et ils restaient bien, mais ceux qui restaient en gerbe, alors ils prenaient tous l'eau *(Berrien)*
- **Un tamm diskenn ga'n dour** : L'eau quelque peu en pente ; **An dour oa moien dé zihelliñ 'naoñ deus ur mod pe deus un'-ell heñ ! Pugur ma vis(e) un tamm diskenn gantoñ pet(r)a !** : On pouvait réorienter l'eau d'une manière ou d'une autre hein ! Puisque si elle était un peu en pente quoi ! *(Kareis)*

**DOURAÑ / DOURIÑ** ['duːr(ə/i)] : [***douraff*** 1633] vb. ; Abreuver / Irriguer

◆ Abreuver ; **Amañ (e)ma ar saout da zourañ ! Ar poufèrad-traou da gargañ ha da boahad boued d'ar moc'h ! Amañ zo labour d'o(be)r !** : Ici il y a les vaches à abreuver ! La marmitée à charger et la nourriture des cochons à cuire ! Ici y a du travail ! *(Skrigneg)*

◆ Irriguer ; **A zour ar prad penn-a-benn pet(r)a !** : Ça irrigue le champ d'un bout à l'autre quoi ! *(Kareis)* ; **Yeo ! Me(d) red vise dec'h douriñ ar prad a-bred b(l)am da gaoud yeot** : Si ! Mais il vous fallait irriguer le pré tôt afin d'avoir de l'herbe *(Kareis)* ; **(G)wachiñ ar prajou vije gwraet 'vid dourañ 'nê, pegur d'ar mare-se na oa ket temz** : On creusait des ruisseaux dans les prés pour les irriguer, puisqu'il n'y avait d'engrais à cette époque *(Plouïe)* ; **Ha ma vis(e) gwraet un tamm plass daoñ, hezh zerc'hè da ledañ ha' zourè ur bern deus ar prad** : Et si on lui faisait un peu de place (à l'eau), elle continuait de s'étaler et elle irriguait une bonne surface du pré *(Kareis)*

**DOURENNIÑ** [du'rɛn(i)] : [***dourennein*** 1904] vb. ; Hydrater / Irriguer / Liquéfier

✗ *syn.* : *(irriguer)* ***irigiñ***

◆ Irriguer ; **Ah ya, dourennet vïent, gwraet gwajou dê** : Ah oui, ils étaient irrigués, on leur faisait des ruisseaux *(Kareis)* ; **Dourenn ar prad vije gwraet 'tro fin mis-kerzu ha ba komañsamant mis-kenver, dram da gaoud yeot da droc'hañ pé vije mad ha douss ar goñ un tamm ba mis-c'hwewrer** : On irriguait le pré vers la fin décembre et au début janvier pour avoir de l'herbe à couper quand l'hiver était bon et un peu doux en février *(Plouïe)*

◆ Liquéfier ; **An dra-he vije dourennet ha vij(e) laket d'ar moc'h** : C'était liquéfié et on mettait aux cochons *(Skrigneg)* ; **Dourennet, ya, ya ! Laezh ribout, 'houzoh walc'h, 'h a an dour glas war'naoñ ha vé laket d'ar moc'h** : Liquéfié, oui, oui ! Du lait ribot, vous savez bien, de l'eau verte apparaît à sa surface et on le donne aux cochons *(Skrigneg)* ; **Dourennet é ar laezh pa vé kowled un tamm, pa vé trôet un tamm, kowled a vije barzh ha dour un tammig gwer, gwer-glas ha trenket vije ha pa vije trenk ar mod-se oa ar gwellañ d'ar moc'h ! Laket vije ba-mesk ar gwe(l)ien** : Le lait est « dourennet » quand il est un peu caillé, lorsqu'il est un peu tourné, il était caillé à l'intérieur ainsi que de l'eau légèrement verte, verte-bleue et c'était tourné, c'est lorsque c'était ainsi tourné que c'était le meilleur pour les cochons ! On incorporait ça à la pâtée des cochons *(Skrigneg)*

**DOURLONKAÑ** [dur'lɔ̃ŋkə] : vb. ; Avaler difficilement (cf. **tarlonkañ**)

**DOURWAD** ['dur,wɑ.d-t] : [***dourwad*** 1931] n.m. ; Sérosité (sang mêlé d'eau)

✗ *syn.* : ***liswad***

**Dourwad ! 'Benn-neuhe ur wa(zh)ïenn benneg zo grevet** : Sérosité ! Pour-lors il y a une veine quelconque qui est crevée *(Laz)*

**DOUSS** [dus] : [***doucc*** 1464] ad. ; Doux (-ce) / **DOUSSIG** ['dusig-k] : ad. ; Tout doux / Tout doucement

◆ Doux (-ce) ; **Avalou douss** : Pommes douces *(Plouïe)* ; **Ur plac'h douss** : Une femme douce *(Plouïe)* ; **Añfeñ douss deusoute** : Enfin doux envers eux *(Plouïe)* ; **Rôet gwin douss dèoñ** : On lui a donné du vin doux *(Landelo)* ; **Un tamm bar(a) douss** : Un peu de pain doux *(Laz)* ; **Pé vije mad ha douss ar goñ** : Quand l'hiver était bon et doux *(Plouïe)* ; **Sivi mad ! Sivi douss, sivi marc'had-mad !** : De bonnes fraises ! Des fraises douces, des fraises bon marché *(Ar Fouilhez)* ; **Pet(r)a ri ? Douss, mad ha marc'had-mad !** : Qu'est-ce que tu diras de ça ? Doux, bon et

bon marché ! *(Skrigneg)* ; **Ha barbioles, ar re-h(e) so douss, melladou** : Et des cerises hâtives, elles sont douces, des grosses *(Laz)* ; **Tañveet meus 'naoñ ha n'é ket douss a'ha !** : Je l'ai goûté et il n'est pas doux ma foi ! *(Skrigneg)* ; **D'ond doussoc'h an amzer ya ! Beñ ya, an dra-he teue (a)darre** : Que le temps soit plus doux oui ! Ben oui, ça revenait *(Berrien)* ; **Doussoc'h oagn da remüiñ ba an doworn, da vabichenniñ (a)nê** : Elles étaient plus douces à remuer dans les mains, à pouponner *(Skrigneg)* ; **Mar me lak pis da berchañ, ar re-he so kalz gwelloc'h ha doussoc'h !** : Si je mets des pois à percher c'est qu'ils sont meilleurs et plus doux ! *(Skrigneg)* ; **An heñi a vise douss ha trankil ha amzer daoñ, pass buan ma keres, vïe gwraet « un dèn pouer » deusoutoñ** : Celui qui était doux et tranquille, qui prenait son temps, pas rapide si tu préfères, on disait de lui que c'était un mou *(Plouïe)*

- ◆ Tout doucement ; **Mond a remp trankil, doussig** : On allait tranquillement, tout doucement *(Plouïe)*
- ◆ Tout doux ; **Hi vïe en-dro d'ar saout, pe 'hond ha 'tond, med labour doussig 'hat !** : Et elle était autour des vaches, ou allant et venant, mais petit travail tout doux ma foi ! *(Poullaouen)* ; **Vise laket an toas ba'r goketenn ha laket ar golo war'nèi ha vise gwraet tan, med tan pass re greñw, doussig, tan war-horr(e) ha tan didan** : On mettait la pâte dans la cocotte, on mettait le couvercle dessus et on faisait du feu, mais du feu pas trop fort, tout doux, du feu dessus et dessous *(Motre)*

- ➢ **Amann douss** : (du) Beurre doux ; **Lak amann douss war ar vloñsadenn** : Mets du beurre doux sur la contusion *(Poullaouen)*
- ➢ **Avalou douss-kaol** : Pommes douces et vertes ; **An avalou douss-kaol, mañier-ru deus un tu ha glas deus an tu-all, ar re-he oa douss, avalou mad da zeb oaint i'e** : Les pommes « douss-kaol », une sorte de rouge d'un côté et verte de l'autre côté, elles étaient douces, elles étaient aussi de bonnes pommes à manger *(Plouïe)*
- ➢ **Douss-treñk** : Aigre-doux ; **Avalou douss-treñk** : Pommes aigres-douces *(Plouïe)*
- ➢ **Jistr douss** [ʒis'tus] : Cidre doux ; **An dra-he vise gwraet ga'r jis' douss é tond maes deuh ar varrikenn** : On faisait ça avec du cidre doux sortant de la barrique *(Motre)*
- ➢ **Kig-douss** : Viande non salée ; **Ah ! Mad-hardi, 'vel ga kig-douss meh-mod** : Ah ! Excellent, comme avec de la viande non salée, pareil *(Kallag)*
- ➢ **Laezh douss** : (du) Lait doux ; **Laezh douss da zoussañ ha da zizoussañ** : Du lait doux pour être doux et définitivement doux *(An Uhelgoat)*
- ➢ **Pesk an dour douss** : Poisson d'eau douce ; **Pesked, vije gwraet « pesked an dour douss »** : Des poissons, on appelait ça « des poissons d'eau douce » *(Skrigneg)*
- ➢ **Traou douss** : Des douceurs ; **D'evo kafe ! Ha tàe ur voutailhad traou douss gantè : Malaga pe un dra m(e)nneg ar mo(d)-se vise géss(e)t d'ar vamm, da gomêressañ** : Pour boire un café ! Et ils apportaient une bouteille de douceurs : On apportait du Malaga ou quelque chose du genre à la mère, pour rendre visite à l'accouchée *(Lokarn)*

**DOUSSAAD** [du'sɑːd-t] : [***douzcat*** 1499] vb. ; (s') Adoucir

**Doussaad a ra pé vé laket ur garotesenn ba'r saladen** : Ça adouci lorsqu'on met une carotte dans la salade *(Plouïe)*

**DOUSSAÑ** ['dusə] : vb. ; (**da** -) (pour) Être doux

**Laezh douss da zoussañ ha da zizoussañ** : Du lait doux pour être doux et définitivement doux *(An Uhelgoat)*

**DOUSSENN** ['dusən] : [***doucen*** 1659] n.f. (pl. **-ou** [du'sɛnu]) ; Douzaine

**Ha koulskoude ma gwraet trizeg doussenn** : Et j'avais pourtant fait treize douzaines *(Skrigneg)* ; **Pé vïe 'hadañ petrabes vis(e) gwraet vïou fritet, med un doussenn a ree mamañ heñ !** : Lorsqu'il semait les betteraves, on faisait une omelette, mais maman en faisait une douzaine (d'œufs) hein ! *(Kolloreg)* ; **Ha vïe fritet vïou neuhe, mer(e)nn vihen, un doussen vïou (a)ssames ! An dra-he vise tew ar mod-se paotr-powr !** : Et on faisait alors une omelette, un petit en-cas, une douzaine d'œufs ! C'était épais comme ça mon pauvre ! *(Kolloreg)*

**DOUSSIG** ['dusig-k] : [***dousig*** 1866] n.f. ; Chérie

**Ma doussig** : Ma chérie *(Skrigneg)*

- ➢ **Doussig koant** : Chère et tendre / Chérie ; **Bon ma doussig koant, pe-naos 'ma da gont ?** : Bon ma chère et tendre, comme ça va ? *(Skrigneg)*

**DOUSTADIG** [dus'tɑːdig-k] : ad. ; Doucement / Lent (-e) / Lentement (cf. **goustadig**)

**DOUZHTU / DUZHTU / DIZHTU / DEUZHTU / DEURZHTU / DORZHTU / DOC'HTU / DIOC'HTU** [dys'ty] [dis'ty] [dø(r)s'ty] [dɔrs'ty] [d(j)ɔx'ty] : [***diouz tu*** 1710 ; ***diouc'h-tu*** 1850] ad. ; (tout) De suite

**Duzhtu zihane** : Elle arrêtait tout de suite *(Plouïe)* ; **Deus en ti dizhtu !** : Rentre de suite dans la maison ! *(Skrigneg)* ; **Bon ! Demp duzhtu neuhe !** : Bon ! Alors allons-y tout de suite ! *(Skrigneg)* ; **Ha me mond dioc'htu dezo** : Et je leur suis tout de suite rentré dedans ! *(Ar Fouillez)* ; **Me meus anveet (a)nèoñ duzhtu** : Je l'ai reconnu tout de suite *(Pleiben)* ; **Ya, te feus komprenet dizhtu** : Oui, tu as compris de suite *(Plourac'h)* ; **Koulz é doc'h risklañ ho arc'hant deuzhtu** : Autant que vous refiliez tout de suite votre argent *(Landelo)* ; **Delc'het meus ur feurm, ya, me(d) pass duzhtu !** : J'ai tenu une ferme, oui, mais pas tout de suite ! *(Skrigneg)* ; **An heñi vise ka(v)et mew vise kasset duzhtu d'an toull** : Celui qu'on trouvait saoul était envoyé tout de suite au trou *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Hañ ! Heñ vïe debet dorzhtu 'vat ! C'hoa(zh) vïe ket pell** : Han ! On le mangeait de suite ma foi ! Et ce n'était pas long encore *(Sant-Wazheg)* ; **Nintra (ne)med ar c'hwezh deusoutoñ a ampech (a)nê da zeb**

**(a)naoñ deuzhtu** : Rien que l'odeur qui s'en dégage les empêche tout de suite d'en manger *(Plouïe)* ; **Me, (a-)benn mïe fermet ur ferm din-me deurzhtu oa rôet 'e ur gont-gwinizh hag ur gont-kig da bêo ma flass** : Moi, quand j'avais loué une de mes fermes, tout de suite on m'a donné un compte de blé et un compte de viande pour payer mon domaine *(Sant-Wazheg)* ; **(E)vid prevened ar breu(r)-kàer d'ond da gerc'h(ad) ar moc'h da lao dorzhtu (e)vid kaoud an arc'hant d'ond da bêo o skoul d'ar vugal(e)** : Pour prévenir le beau-frère de venir chercher les cochons pour les tuer de suite pour obtenir l'argent pour aller payer l'école des enfants *(Sant-Wazheg)*

- **Duzhtu + *vb.*** : Dès que ; **Bon, ar mab amañ, duzhtu vé vall an amzer ar saout jom ba'r c'hrow** : Bon, ici le fils, dès que c'est le mauvais temps, les vaches restent dans la crèche *(Kergloff)* ; **Ha dizhtu a'h ee-kuit vije chetet ar skuberr'nn, vij(e) ket skubet goude...** : Et dès qu'il partait on jetait le balai, on ne balayait pas après... *(Skrigneg)* ; **Duzhtu houneeh un tamm arc'hant halleh kaoud pê ba'r su'n, halleh 'n-im wiskañ deuzhtu !** : Dès que vous gagniez un peu d'argent vous pouviez avoir recevoir un salaire à la semaine, vous pouviez vous vêtir de suite ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Da dad oa un tamm mo(d)-se à rigoliñ duzhtu wele un dra mennaket ha te zo héñvel-bew deusountoñ !** : Ton père était un peu comme ça à rire dès qu'il voyait quelque chose et toi tu es son portrait craché ! *(Skrigneg)*
- **Ha kuit duzhtu** : Et s'en aller de suite ; **Ha heñw 'h o(be)r *demi-tour* ga i voto ha kuit dozhtu !** : Il fit demi-tour en moto et s'en alla de suite ! *(Speied)*

**DOW** [dɔw] : [vx. br. ***dou***] nombre m. ; Deux (cf. **DIW / DIV** (devant **eur**) : nombre f. ; Deux)

**Na dow vreur-all** : Il avait deux autres frères *(Landelo)* ; **Dow baotr ha diw verc'h** : Deux garçons et deux filles *(Berrien)* ; **Michañs vo un' pe dow** : Il y a des chances qu'il y en ait un ou deux *(Plouïe)*

- **Beañ etre e zow soñj** : Hésiter ; **'Tre i zow joñj oa 'benn-neuhe** : Pour-lors il hésitait *(Skrigneg)*
- **Dow-all** : Deux autres ; **Ar sparl vise laket dow geseg kost-ha-kost ha dow-all a-raog, pe(va)r geseg vise laket war an ar** : Le palonnier on mettait deux chevaux côte-à-côte et deux autres devant, on mettait quatre chevaux à la charrue *(Berrien)*
- **Dow c'hant** : Deux cents ; **Dow c'hant metr** : Deux cents mètres
- **Dow-ha-dow** : Deux par deux ; **Ha war-lerc'h neu'n ziskargès da gamioñ da-hun, ga bidoniou dow-ha-dow** : Et alors ensuite tu déchargeais ton camion tout seul, les bidons deux par deux *(Karnod)* ; **Dow-ha-dow ha oa ur chadenn ha' zelc'het ha un' vije 'tigoriñ ar bidoniou** : Deux par deux et il y avait un chaîne que vous teniez et un (d'entre vous) ouvrait les bidons *(Karnod)*
- **Etre (hon-dow / ho-tow / o-dow)** & *cf.* : n.f. **(hon-diw / ho-tiw / o-diw)** : Entre (nous deux / vous deux / eux deux) ; **Ar gwellañ feurmou toud oa etre o-dow** : Les meilleures de toutes les fermes étaient entre eux deux *(Plouïe)* ; **Ni zo (e)tre o-dow ya** : Oui nous sommes entre eux deux *(Plouïe)*
- **In dow-ha-tri** : En deux-et-trois (danse) ; **Kar barzh ar gavotennou-se a feus gavotenn Kereis a vé gwraet in dow-ha-tri** : Mais dans ces gavottes tu as la gavotte de Carhaix qui se fait en deux-et-trois *(Plourac'h)*
- **Ho-tow** : Vous deux / Tous les deux ; **Med teus ket da-hun 'ha ! Deut ho-tow !** : Mais ne viens pas seul ! Venez tous les deux ! *(Skrigneg)* ; **C'hwi oar ur bern traou ho-tow am(añ)** : Vous savez énormément de choses ici vous deux *(Kareis)*
- **Ober dow pe dri joñj** : Y réfléchir à deux fois ; **Sell ar vamm-gozh na gwraet dow pe dri joñj neuhen, à joñjal : Ma ! Pet(r)a rañw ?! Pren(iñ) a rañw 'naoñ pe bet(r)a ?!** : Donc la grand-mère y réfléchit alors à deux fois, en pensant : Eh bien ! Qu'est-ce que je fais ?! Je l'achète ou quoi ?! *(Skrigneg)*
- **O-dow** : Tous les deux (eux deux) ; **'Ganign o-dow o-dow** : Ils chantaient à deux tous les deux *(Plourac'h)* ; **Un' deus Berrien hag egile zo aet da Blougoun hag e-se oaint aet o-dow war o gont 'è** : Un de Berrien et l'autre parti à Plougonven et donc ils partirent aussi à leur compte *(Skrigneg)* ; **Pugur oagn digoueet o-dow (a)ssames** : Puisqu'ils étaient arrivés tous les deux en même temps *(Skrigneg)*

**DOWBENNEG** [dɔw'bɛnəg-k] : [***doupennec*** 1499] ad. ; À deux bouts (têtes...) / Marcotté (-e) (ronce...)

**An dresenn dowbenneg henpenna ar patelleg** : La ronce marcottée renverse le pataud *(Kergrist)*

- **Bineten (penn-)dowbenneg** : Serfouette ; **Ur bineten dowbenneg hag egile zo ur morzhol da zisplantañ poentennou** : Une serfouette, et l'autre c'est un marteau arrache-clou *(Berrien)* ; **Hemañ zo ur bineten penn-trañch ha penn-krog, ur bineten (penn-)dowbenneg** : C'est une serfouette à panne crochet, une serfouette *(Berrien)*

**DOWBLEGAÑ** [dɔw'bleːgə] : [***daou-blega*** 1732] vb. ; (se) Plier en deux / (se) Courber

**DOWBLEGED** [dɔw'bleːgəd-t] : [***daou bleguet*** 1838] ad. ; Courbé (-e) / Plié (-e) en deux / Voûté (-e)

◆ Courbé (-e) ; **Ma oa deuh an douar an ed a ziwane, dowbleged oa** : Si le blé était au sol il germait, il était courbé *(Berrien)* ; **Ar varr oa ur pezh trañch rond ga bordou dirennet, un troad berr 'tre divisker ar varradegerien dowbleged** : L'écobue était une grosse houe ronde aux bords aiguisés, un manche court entre les jambes des écobueurs courbés *(An Uhelgoat)*

◆ Voûté (-e) ; **Mamm oa dowbleged** : Maman était voûtée *(Plouïe)* ; **Ha mod-all ma vije gwraet war an oaled oagn dowbleged ! Goude ne v(o)a ket aes tamm e-bed !** : Et sinon, si on faisait sur l'âtre, elles étaient voûtées ! Bien que ce n'était pas du tout facile ! *(Pleiben)*

**DOWGROMMAÑ** [dɔw'grɔ̃mə] : [***daougromma*** 1927] vb. ; (se) Recourber

**DOWGROMMED** [dɔw'grɔ̃məd-t] : [***deugromet*** 1848] ad. ; Recourbé (-e)

**Kousked dowgrommed ba'n trañchïou** : Dormir recourbé dans les tranchées *(Poullaouen)*

**DOWHANTER** [dɔw'ɑ̃ntər] : [vx. br. ***douhanter***] ad. ; Mitoyen (-ne) / En deux moitiés

**DOWLAGAD** [dɔw'lɑːgəd-t] : n.pl. ; Yeux / Deux yeux (cf. **lagad**)

**DOW-LAMP** [dɔw'lɑ̃m-p] : [***daou-lamm*** 1732] n.m. ; Galop
**Ar Medissin : dow-lamp ba'n ti, dow-lamp maes** : Le médecin, aussitôt dans la maison, aussitôt dehors *(Plouïe)*
- **D'an dow-lamp** : En un bond / Au galop ; **D'an dow-lamp oa aet d'ar park** : D'un bond il était allé au champ *(Plouïe)* ; **D'an dow-lamp oa aet war e labour** : Il s'était mis au travail au galop *(Plouïe)*
- **D'an dow-lamp ru !** : À fond la caisse ! / Au grand galop ! *(Ar Fouillez)*

**DOWORN / DOWARN** ['dɔwərn] ['dɔwarn] : [***douzorn*** XVIe ; ***daouarn*** 1716] n. (pl. **-ou** [dɔ'w(ɔ/a)rnu]) ; (les) Deux mains / Mancherons (de la charrue)
✗ *cf.* : ***dorn***
◆ (les) Deux mains ; **Filboc'hennet ma doworn** : Mes mains sont toutes cloquées *(Plonee)* ; **E zoworn ba'n e hodellou** : Les mains dans les poches *(Plouïe)* ; **Oh ya ! Ahe oa toud ga da zoworn !** : Oh oui ! Là c'était tout à la main ! *(Berrien)* ; **Diflipet ar pesk deus 'tre e zoworn** : Le poisson lui a échappé des mains *(Poullaouen)* ; **Dilem ar goutell deus doworn hezh** : Soustrais-lui le couteau des mains *(Poullaouen)* ; **Ha visemp nin é flastrañ ar re-he ga hon doworn** : Et nous les écrasions de nos mains *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Heñ neus krabanou, doworn bras ha bisïed tew** : Il a des paluches, de grandes mains et de gros doigts *(Plouïe)* ; **Gorôet vije ar saout toud ga'r merc'hed ga an doworn** : Toutes les vaches étaient traitent à la main par les femmes *(Plouïe)* ; **Ha 'kreis-toud trôet-fall 'n traou, hei na tap ar remm ba he zoworn** : Et tout à coup ça avait mal tourné, elle avait attrapé des rhumatismes aux mains *(Ar Fouillez)* ; **Ha ahe vije ket gwelc'het doworn na sort e-bed ha den e-bed vije klañw !** : Et là on ne se lavait pas les mains ni rien et personne n'était malade ! *(Skrigneg)* ; **Bet meus bet vrèget un neizh-merien ha me lar dit vé blas c'hwerw ga da zoworn goude** : J'ai eu démoli une fourmilière et je peux te dire que tes mains ont un goût amer après *(Skrigneg)* ; **Ya, an hirre 'h ee enne hag añjeluriou ha-traou war dowarn 'è, me meus bet deus-hè...** : Oui, ils (doigts) avaient l'onglée et des engelures et autres sur les mains également, moi j'en ai eu... *(Lokarn)* ; **Koueet é vobilèt hag e visïed diwar un' deus e zoworno(u) ha na gwïet toud, distroñset-toud e ivinou** : Sa mobylette tombée et les doigts d'une de ses mains il les avait tout tordus, ses ongles étaient tout retournés *(Plouïe)* ; **Med egil(e)-all oa deut riw daoñ neuhe, pudur a laron dec'h oa ar gooñw oa ha oa aet an hir-rew ba i zoworn** : Mais l'autre commençait alors à avoir froid, puisque je vous dis que c'était l'hiver, qu'il était parti et qu'il avait l'onglée aux mains *(Skrigneg)* ; **Ha na remm ha oa ket 'vid plegañ na displegañ he zoworn kin ha na poan sè chervich an dud deus ar c'hontouar** : Elle avait des rhumatismes et ne pouvait plus ni plier ni déplier ses mains, donc elle avait du mal à servir les gens au comptoir *(Ar Fouillez)* ; **An dra-he vije gwich-all pa vije skorned, da zoworn teue da skalfiñ, me(d) daon ! Mo(d)-se teue liswad maes ar skalfou 'è** : C'était autrefois lorsque c'était gelé, tes mains commençaient à se gercer, mais dam ! C'est ainsi également que des sérosités s'échappaient des gerçures *(Skrigneg)*
◆ Mancherons ; **Doworn an alar** : Les mancherons de la charrue *(An Uhelgoat)*
- **Doworn-amïeges** : (des) Mains de sage-femme (mains fines) ; **Goude i zoworn neuhe chomo war i lerc'h, sell oa red derc'hen anaoñ, doworn-amïeges da zerc'hen i zoworn da zond a-maes mo(d)-se** : Après ses mains restaient alors derrière lui, il fallait donc le tenir, des mains de sage-femme pour tenir ses deux mains pour qu'il sorte comme ça *(Skrigneg)*
- **Doworn-dimesell** : Des mains de demoiselles (fines) ; **Hemañ neus un doworn-dimesell** : Il a des mains de demoiselles *(Plouïe)*
- **Doworn flour** : Des mains douces, pleines ; **Hag ar re reent ket kalz a dra, ar re-he nije doworn flour** : Et ceux qui ne faisaient pas grand-chose avaient les mains douces *(Plouïe)* ; **Oa ket doworn ga'r merc'hed ken flour na ken fin (e)vel zo bremañ** : Les femmes n'avaient pas des mains si douces ni si fines qu'aujourd'hui *(Plouïe)*
- **Doworn gwenn** : Les mains blanches (qui n'aime pas les travaux salissants) ; **Doworn gwenn vije laret 'e alïes deus ar re faote ket dê lak o doworn ba serten micheriou vije dam vije lous ha sterd** : On parlait souvent aussi des mains blanches de ceux qui ne voulaient pas mettre leurs mains dans certains métiers qu'il y avait du fait que c'était sale et difficile *(Plouïe)*
- **Doworn-krap / Doworn krap-sac'h** [krap'sah] : Pickpocket ; **Hezh neus doworn krap-sac'h, an heñi krap-sac'h neuhe dape ar sac'h**: C'est un pickpocket, le voleur de sac attrapait donc le sac *(Plouïe)*
- **Doworn-otro** : Des mains de monsieur (pas burinées par le travail) ; **Hezh neus un doworn-otro** : Il a des mains de monsieur *(Plouïe)*
- **Doworn-paotr** : Des mains d'homme ; **Hounn' neus un doworn-paotr** : Elle a des mains d'hommes *(Plouïe)*
- **Doworn-plac'h** : Des mains de femme ; **Med an heñi na dowornou bihen a-wechou vije laret : « Heñ neus doworn ur plac'h »** : Mais de celui qui avait parfois de petites mains on disait : « Il a des mains de femme » *(Plouïe)*
- **Doworn ru** : Enfant qui touche à tout ; **Ar re-he neus doworn ru** : Ils touchent à tout *(Plouïe)*
- **Doworn rust** : Des mains calleuses ; **Hemañ neus doworn rust** : Il a les mains calleuses *(Plouïe)* ; **Hezh na doworn rust hag a teue gwenan daoñ ha heñ lake ïoul devet** : Il avait des mains calleuses et il avait des verrues, il mettait de l'huile brûlée *(Skrigneg)*
- **Doworn-seures** : Des mains de bonne sœur (pas burinées par le travail) (cf. **bisïed-seures**) ; **Hounn(ezh) neus doworn-seures** : Elle a des mains de bonne sœur *(Plouïe)*

- ➢ **Gwelc'hañ e zoworn** : Se laver les mains ; **N'é ket net, sur a-walc'h werc'h ket i zoworn** : Il n'est pas propre, il ne doit sûrement pas se laver les mains *(Skrigneg)*
- ➢ **I zoworn gantoñ ba'n e hodell** : Les mains dans les poches ; **Hag a meump gwel Vrañsou o tond ha 'hat ! Mond mod-se, i zoworn gantoñ ba'h i ho'll !** : Et nous avons vu François qui venait et ma foi ! Venant comme ça, les mains dans les poches ! *(Skrigneg)*
- ➢ **Kaoud gwad-keseg ba'n doworn ha ba'r penn** : fig. Avoir les chevaux dans le sang (m-à-m. Avoir du sang de chevaux dans les deux mains et la tête) ; **Charriter, daw é kared ar c'heseg ! Daw é kaou(d) gwad-keseg ba'n dow(o)rn ha ba'r penn !** : Charretier, il faut aimer les chevaux ! Il faut avoir les chevaux dans le sang ! *(Skrigneg)*
- ➢ **Stagañ e zoworn dreñw e gein** : S'attacher les deux mains dans le dos ; **Pugur neus stag' i zoworn dreñw i gein** : Puisqu'il s'est attaché les deux mains dans le dos *(Kolloreg)*
- ➢ **Tommañ e zoworn** : Se réchauffer les mains ; **Ma ! Red din 'h aretal 'ha ! Ha mond da domm ma doworn un tamm, da gaoud ma gwreg, me teuy damaig 'darr(e)** : Eh bien ! Là il faut que j'arrête ! Et que j'aille me réchauffer un peu les mains, retrouver ma femme, je reviendrai tout-à-l'heure *(Skrigneg)*

**DOW-UGENT** [dɔw'uːgən] : [***dou vgent*** 1499] nombre ; Quarante

**Pe oad é ? Tost da zow-ugent** : Quel âge a-t-il ? Proche de la quarantaine *(Plouïe)* ; **An dra-h(e) zo passeet dow-ugent la so peu-prè** : Ça s'est passé il y a quarante ans à peu près *(Skrigneg)* ; **Ma mamm, pa oan-me ganet, oa deja dow-ugent la ha dow-ugent la, d'ar mar(e)-se, oa kozh !** : Ma mère, lorsque je suis née, avait déjà quarante ans et quarante ans, à cette époque, c'était vieux ! *(Skrigneg)*

**DOWZEG** ['dɔwzəg-k] : [vx. br. ***doudec*** ; ***douzec*** 1499] nombre ; Douze

**An dowzeg abostol** : Les douze apôtres *(Poullaouen)* ; **Ha goude-se bigwale vihen zo : dowzeg** : Et après ça des petits enfants il y en a : douze *(Plouïe)* ; **Matrehe voa dowzeg pe trizeg vla bennaket, pe pevarzeg** : Il avait peut-être douze ou treize et quelques années, ou quatorze *(Plonee)* ; **Bet neus bet trizeg pi-moc'h bihen ha neus kimed dowzeg bronn** : Elle a eu treize petits cochons et elle n'a que douze mamelles *(An Uhelgoat)* ; **Dowzeg eur bemde ha labourad d'ar sadorn, vije ket (ne)med d'ar sul ha vich(e) ket labouret** : Douze heures par jour et travailler le samedi, il n'y avait que le dimanche où l'on ne travaillait pas *(Skrigneg)*

**DRAILH** [draʎ] [draj] : [***draill*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['draju]) ; Casse / Carnage

**Med pe-sort mod ? Blam betra an traou chom mod-se ato toud ? Bresel hag drailh ha chakailh !** : Mais comment se fait-il ? Pourquoi les choses restent toujours ainsi ? Guerre, carnage et mutilation ! *(Pleiben)*

- ➢ **Falc'h drailh-goujil** : Faux pour couper la litière ; **Ha daon ya ur valc'h drailh-goujil oa i(v)e** : Ah dam oui il y avait également une faux pour couper la litière *(Berrien)*

**DRAILH-HAWR** [draj'hawɔr] : [***drailh-haor*** 1960] n.m. ; Grosse houe à défricher

**DRAILHAÑ / DRAILHO / DREILHAÑ** ['draʎə] ['draʎo] ['drɛ̀ʎə] : [***draillaff*** 1499] vb. ; Couper menu / (se) Déchiqueter / (se) Déchirer / Défaire / Défricher / Détruire / Émietter / Hacher

✗ *m. dér.* : ***dizrailhañ*** ; & *cf.* : ***heskenniñ***

◆ (se) Déchiqueter ; **Ba Gourin dé wel(ed) un ni din oa drailhet e gar daoñ ga un tourc'h** : À Gourin pour voir un de mes neveux qui avait la jambe déchiquetée par un verrat *(Kleden)* ; **Vije drailhet tou'n dud ba Sarajevo ha toud an dra-he, me voa aet fall é choñjal ba'n dra-he !** : Tout le monde à Sarajevo était déchiqueté et tout ça, j'étais devenu mal en y pensant *(Pleiben)*

◆ Défaire ; **Ah(e) vé drailhet ar waskadenn ah(e) gis-s(e)** : Là on défaisait la motte de pommes pressées comme ça *(Laz)*

◆ Défricher ; **Ha goude-se vije daw drailh an dra-he ga'n trañch bras (e)vid torriñ ha cheched toud ar chouchou** : Et il fallait ensuite défricher à la grande houe pour casser et tirer toutes les souches *(Berrien)*

◆ Détruire ; **Kalz reier zo bet drailhet d'ober tïer, ilisou ha-toud** : Beaucoup de rochers ont été détruits pour faire des maisons, des églises y compris *(An Uhelgoat)*

◆ Couper (menu) ; **Ha drailhet ar lugumachou, ar pitrabes hag ar chounaved ha-toud gad ar goutell** : Et les légumes coupés, les betteraves et les choux-navets et tout au couteau *(Plouïe)* ; **Ha neuhe vïe pilet toud ga'n harpon ha drailhet ur c'hoat-kor'nn ga'n heskenn ha charreet ga'r c'heseg neuh(e) !** : Et alors on faisait tout tomber à la scie passe-partout et on coupait un bois de corde à la scie et on charroyait alors avec des chevaux ! *(An Uhelgoat)* ; **Ya ! D'ar saout vije rôet ha vijent drailhet, vije laket ar boutig ha vïe lak(et) ur planken ha ga'r gontell vije drailhet** : Oui ! On les donnait aux vaches et on les coupait, on mettait dans un panier, on mettait une planche et on coupait au couteau *(Berrien)* ; **Hag ene vïe kignet ur mell pladad-charlotes hag ar re-he vïe drailhet ha fritet ba'n amann ha lakeet dour war'nê go(ude)-se** : Et là on épluchait une grosse platée d'échalotes, on les coupait menu, les faisait frire dans le beurre et on y ajoutait de l'eau ensuite *(Kolloreg)* ; **Ya, d'ar mar(e)-se vije ur c'hinder da ma zad na ur billig 'vid drailho an trojou hag ba'r gooñ neu'n pé vije ket re labour 'hend-ell ar gooñ war-lerc'h vije troc'h(et) ha renet ha vïent jerbet ba'r sec'hor neu'n** : Oui, à cette époque, un cousin à mon père avait un disque pour couper les troncs et alors l'hiver lorsqu'il n'y avait pas trop de travail, sinon l'hiver d'après on coupait, dirigeait et alors on les gerbait au sec *(Pluskelleg)*

◆ Émietter ; **Drailhet vije bar(a) in tammou bihen war ar soupierenn ahe his-se ha' vije trempet ga laezh** : On émiettait le pain sur la soupière là comme ça qu'on trempait avec du lait *(Skrigneg)*

◆ Hacher ; **Toujust ma na drailhet ur c'hard kordenn-goat** : C'est tout juste s'il avait haché le quart d'une corde de bois *(Landelo)* ; **Hemañ na drailhet un tri-c'hard kordenn-goat** : Il hacha le trois quarts de la corde de bois

*(Landelo)* ; **Ha goud(e) neuhe vije drailhet ar c'herc'h** : Et alors après on hachait l'avoine *(Pleiben)* ; **Un hanter-devezh dreilhañ ha kignañ oa d'o(be)r** : Il y avait une demi-journée à hacher et à écorcher (un animal tué) *(Berrien)* ; **Na drailh'-heñw, digasset ur gordenn-goat !** : Il hacha, apporta une corde de bois *(Landelo)* ; **Neuse vise drailhet lann ga'r gwilhotin** : Alors on hachait l'ajonc munis du croissant *(Plouïe)* ; **Hag a hei na drailhet i bara dèoñ d'o(be)r boued-kaf(e)** : Elle lui avait haché son pain pour faire de la soupe de café *(Kolloreg)* ; **Me(d) an dra-he oa ur vil(in) da zreilhañ 'nê gross** : Mais c'était un moulin pour les hacher grossièrement *(Skrigneg)* ; **Pé vo debet ho tijuni po kime da zrailhañ koat din-me !** : Lorsque vous aurez pris votre petit déjeuner vous n'aurez qu'à me hacher du bois *(Landelo)* ; **Ha hemañ oa aet da zrailh koat, na drailhet ur c'hard kordenn-goat** : Et il partit hacher du bois, il hacha le quart d'une corde de bois *(Landelo)* ; **(A-)benn-neuhe vïe ket laret dèoñ drailhañ koat kin pé na drailhet tra-walc'h** : Pour-lors on ne lui disait plus de hacher du bois puisqu'il avait assez haché *(Landelo)* ; **Yeo ! Lann vije drailhet d'ar c'heseg deuh ar goañw ha troc'het deuh ar beur(e)** : Si ! On hachait la lande pour les chevaux l'hiver et on les coupait le matin *(Plourac'h)* ; **Ur vil(in) da zrailhañ 'nê vije ! Deus an daol vije staget ha biñset war an daol ahe** : Il y avait un moulin pour les hacher ! On le fixait à la table et on le vissait là sur la table *(Bolazeg)* ; **Gar Lokmarïa oa ur siri neuhe d'ar poent-se, 'trailhañ koat ah(e) ! Neuhe oa kalz sirïou !** : Il y avait alors à cette époque-là une scierie à la gare de Locmaria-Berrien, on hachait du bois là ! Il y avait alors beaucoup de scieries ! *(An Uhelgoat)* ; **Un tamm deuh ar wênn vise laket d'o(be)r ar pigoss ha vise drailhet ar c'hoat-briñsou** : Un morceau de l'arbre était employé pour faire le billot et on hachait la ramille *(Duod)* ; **Hag a vije munudet, neuhe dreilhet ha taolet dour war'naoñ da blam da zistrempañ 'nê** : Et alors on concassait, on hachait et jetait de l'eau dessus pour les détremper *(Skrigneg)* ; **D'ar saout vije rôet patates ha' vije dreilhet bihen dê gwich-all d'ablam pass dê sac'hañ ba o goûg** : On donnait des patates aux vaches et on les leur hachait autrefois afin que ça ne coince pas dans leur gorge *(Skrigneg)* ; **Me(d) vijent ket troc'het d'ar c'heseg, pugur ar c'heseg a zreilhe 'nê toud o-hun 'lec'h ar saout a lonke 'nê** : Mais on ne les coupait pas pour les chevaux, puisque les chevaux les hachaient eux-mêmes alors que les vaches les gobaient *(Skrigneg)* ; **Pigur war-lerc'h oa deuet an dra-se ahe, vis(e) drailhet-heñw glas ha hop ! Ha machinet-heñw ar mo(d)-s(e)** : Puisque après que ce soit apparu là, on le hachait vert et hop ! On le machinait comme ça *(Kleden)*

- **Drailhañ-hawr** : Défricher un guéret (muni d'une grosse houe) *(An Uhelgoat)*
- **Drailhañ in dow damm** : Couper en deux ; **Drailhet vije ar penn in dow damm ha vije lakeet barzh (a)ssames ga an traou-ell** : On coupait la tête en deux et on mettait à l'intérieur avec les autres choses *(Kallag)*
- **Drailhañ traou** : fig. Baragouiner ; **Heñ ouïe ket pet(r)a lare, pudur ree keme(d) drailhañ traou !** : Il ne savait pas ce qu'il disait, puisqu'il ne faisait que de baragouiner *(Skrigneg)*

**DRAILHER** ['draʎər] : [***drailhour*** 1919] n.m. (pl. **-ien** [dra'ʎɛrjən]) ; Casseur / Déchiqueteur / Découpeur / Destructeur / Hacheur

- **Drailher-kaojou** : Pipelet ; **Hezh zo un drailher-kaojou** : C'est un pipelet *(Plouïe)*

**DRAILHÉRES** [dra'ʎeːr(ə)z-s] : [***draillerez*** 1909] n.f. (pl. **ed** [draʎe'reːzəd-t]) ; Broyeuse (machine)

**'Benn chetañ 'nê ba'n drailhér's vïe gwraet ur sell diwarne da chetañ, ma vije un'... Vij(e) ket despunet re-vrein hañ !** : Avant de les jeter dans la broyeuse, on les inspectait pour jeter, s'il y en avait une... On ne ramassait pas de pourries hein ! *(Skrigneg)*

**DRAILHÉRES-LANN** [dra'ʎeːr(ə)z,lɑ̃n] : [***draillerez lann*** 1867] n.f. ; Broyeuse d'ajonc

**Kar mo da zeskui un drailhér's-lann doc'h ahe, bi zo fleur war'nê ba am(añ) gi-m(añ) ba'r machin 'nê** : Car j'aurai à vous montrer la broyeuse d'ajonc là, il y a des fleurs dessus ici-même dans la machine *(Speied)* ; **Ha diveget ar pezh a vije dru diwar-horr(e) ar lann ha drailhet d'ar c'heseg ba'n drailhéres-lann** : Et ce qui était dru était étêté de l'ajonc et haché pour les chevaux dans la broyeuse d'ajonc *(Ar Fouillez)*

**DRAMM** [drɑ̃m] : [***dram*** 1464] n.f. (pl. **-ou** ['drɑ̃mu]) ; Javelle / Quantité coupée en une fois par une faux

**Chech anê (e)vid o(be)r un dramm** : Les tirer pour faire une javelle *(Berrien)* ; **An dramm diveo ba'r c'hreis (e)vid jerr an horzenn ferm** : La dernière javelle au milieu pour bien coincer la gerbe *(Poullaouen)* ; **(E)vid o(be)r drammou ha (e)vi(d) ar c'her(v)eou goude-se ga'r blegéres** : Pour faire des javelles et pour les liens ensuite avec la ramassette *(Berrien)* ; **Daon ya ! Labour oa sur ! An dra-he é ar bern labour zo bet gwraet ganomp da droc'hañ an dramm gerc'h ar mod-se** : Dam oui ! C'était du boulot, c'est sûr ! C'est l'énorme travail que nous avons fait pour couper la javelle d'avoine comme ça *(Berrien)*

- **Un dramm-gouser** : Un petit tas de litière (qu'on peut tenir entre la faucille et la fourchette à débroussailler) *(Kergrist)*

**DRAPO** [drapo] : [***drapo*** 1878] n.m. (pl **-iou** [dra'poju]) ; Drapeau

✗ *cf.* : ***banniel***

**Ha ba'r fin vijent é klask goûd piw a nije an drapo** : Et à la fin ils cherchaient à savoir qui aurait le drapeau *(Plouïe)* ; **Tou'n dud ba'r ru ! Drapoiou machin ! Ar re na fusuilhou !** : Tout le monde dans la rue ! Les drapeaux ! Ceux qui avaient des fusils *(Kleden)*

**DRASK** [drask] : [vx. br. ***tra(s)cl*** ; ***drasql*** 1732] n.f. (pl. **-ed** ['draskəd-t]) ; Grive (oiseau)

**An neizhou mouilc'hi, drasked ha kegened vije sterd da gaoud** : Les nids de merles, de grives et de geais étaient difficiles à trouver *(An Uhelgoat)*

**DRASTAÑ** ['drastə] : [m. br. ***drastaff***] vb. ; Ravager

✗ *syn.* : ***distrujañ*** ; & *cf.* : ***ravaj***

**An dra-he oa kemed drastañ an eost** : Ce n'était que ravager la moisson *(An Uhelgoat)*

- **En-om zrastañ** : Se battre ; **Ar loned staget ba'r c'hrow 'n-om zrast o ho(r)tos o bevañs** : Les bêtes attachées dans la crèche se battent en attendant leur nourriture *(Poullaouen)*

**DRE** [dre] : [vx. br. ***trei*** ; ***dre*** 1499] prép. ; Par

- **Dresson** ['dresɔn] : Par moi
- **Dressout** ['dresut] : Par toi
- **Dressoñ** ['dresɔ̃] : Par lui
- **Dressi** ['dresi] : Par elle
- **Dressemp** ['dresəmp] : Par nous
- **Dressoc'h** ['dresɔh] : Par vous
- **Dressè** ['dresɛ] : Par eux (elles)

**Pugur voa ba he c'hambr voa sell deuhoutoñ dre ar preness** : Puisque elle était dans sa chambre à le regarder par la fenêtre *(Plonee)* ; **Ar saout 'h ee dre an hent walc'h ! Med mim 'h ee dre ar winojenn ! Ba'r park war ar harzh...** : Les vaches allaient par les chemins ! Mais nous allions par les sentiers ! Dans le champ sur le talus... *(Sant-Nigouden)*

- **A-dreus dre** : En coupant par ; **Pudur oa chom, oh pass pell ahann ! C'hwec'h kilometr hag a-dreus dre di-Jeanine amañ hi-mañ** : Puisqu'il habitait, oh pas loin d'ici ! Six kilomètres en coupant par chez Jeanine ici-même *(Skrigneg)*
- **Ar re dre-amañ** : Ceux du coin ici ; **Hag ma gwas ha toud ar re dre-amañ a'h ee d'ar ba(l)iou in bissiklèt pe war o zreig, sete me ma destumet hemañ ba ma oto !** : Et mon mari ainsi que tous ceux du coin ici allaient dans les bals en bicyclette ou à pied, je l'avais donc ramassé dans ma voiture ! *(Skrigneg)*
- **C'hoari dre-vall** : Avoir une santé chancelante (m-à-m. jouer par mal) ; **Oh ! 'C'hoa(r)i dre-vall (e)ma-heñw** : Oh ! Il a une santé chancelante *(Kleden)*
- **Deus dre-amañ** [døstre'ɑ̃:mə] : Du coin ; **N'é ket ur fest-nos deus dre-amañ** : Ce n'est pas un fest-noz du coin *(Skrigneg)*
- **Diwadañ dre** : Saigner du ; **Dec'h vintin oa komañset da ziwadañ dre bartoud : Dre he vri, dre he dowlagad, dre bartoud...** : Hier matin elle avait commencé à saigner de partout : Du nez, des yeux, de partout... *(Skrigneg)*
- **Dre abitud** : Habituellement *(Poullaouen)*
- **Dre-dal ti *ub.*** : Par-devant chez *qqn.* : **Dre-dal ti e vamm-gozh ranke-heñw passeal** : Il devait passer par-devant chez sa grand-mère *(Sant-Hern)*
- **Dre-dreñw / Dre-drañw** : Par l'arrière / Par-derrière ; **Pé vije laret d'ar c'heseg dond zougès da vrabañ ha chechès dre-dreñw** : Lorsqu'on disait aux chevaux de venir tu portais ton brabant et tu tirais par-derrière *(Plouïe)* ; **Yann dre-drañw, dre war-horre ar vorn, dizolo ar vorn, tenn ur men kuit ha làerezh ar gwign** : Yann par l'arrière, par le dessus du four, découvre le four, enlève une pierre et vole la brioche *(Plonee)* ; **Keit e vi krog kontañ koñchennou dèoñ, me 'h ay dre-dreñw damaït ha me dapo ur banerad-sivi** : Tandis que tu commenceras à lui raconter des histoires, tout à l'heure j'irai par-derrière et je choperai un panier de fraises *(Ar Fouilhez)*
- **Dre-eñwn** : Directement / En droiture ; **Mestr ar vag neuhe v(o)a ket bet gouest da gass 'nèi war-eñwn ha 'sarr tond a-maes deus sklus Rosvegen a v(o)a-hi dre-eñwn ba'r pont Ty-Men ha aet toud d'an traoñ** : Alors le maître du bateau ne fut pas capable de le faire aller droit et tout en sortant de l'écluse de Rosvegen, il alla en droiture dans le pont de Ty-Men et alla vers le fond *(Pleiben)*
- **Dre ahe / Dre ase** : [**dré azé** 1850] Par là ; **Oa kemed maner ar Rusquec, tro-war-dro dre ah'** : Il n'y avait que le manoir du Rusquec, dans les alentours par là *(Landelo)* ; **N'eus ket kin dre ahe, me meus bet un' 'pad pell** : Il n'y a plus par-là, j'en ai eu un pendant longtemps *(Karais)* ; **Dre as(e) vise ket ka(v)et (ne)med bar(a)-du pad ar bresel** : Par là on ne trouvait que du pain noir durant toute la guerre *(Motre)* ; **Oh ! Gwelloc'h doc'h mond dre ahe 'dreus, ahe zo un hent 'dreus** : Oh ! C'est mieux pour vous d'aller par là à travers, il y a là un chemin à travers *(Plonee)* ; **Ta-hi heget da rastellad ar harzh dre-as(e) (e)vid kaoud man hag neu'n deliou marw** : Elle devient obligée de râteler la haie par là pour avoir de la mousse et donc des feuilles mortes *(Motre)* ; **Daw vo dit mond da glask ur yar 'zo skloket dre ahe (a-)benn lak anèi da ve mamm dê !** : Il faudra que tu ailles chercher une poule qui a envie de couver par là pour la faire être leur mère ! *(Landelo)* ; **Ba toud ar vro, dre ahe oa kimed heñi ar Rusquec dig-heñw oa ket bet lipet, oa ket bet devet** : Dans tout le pays, par ici il n'y avait que celui du Rusquec qui ne fut pas détruit, qui ne fut pas brûlé *(Landelo)*
- **Dre ahe his-se** : Par là(-même) ; **Dre ahe 'his-se, ahe gis-se** : Par là-même, là-même *(Lokmarïa)* ; **Toullet vise ar vazh dre ahe his-se** : On perçait le bâton par là-même *(Plouïe)* ; **Hag ur chapel voa 'e ! Ha voa ur c'hloc'h hag un tour ha-toud, memes-mod (e)vel chapelou war ar maes dre ahe hi-se** : Et il y avait également une chapelle ! Et il y avait une cloche et une tour et tout, pareil que des chapelles à la campagne dans le coin ici *(Plonee)*
- **Dre amañ** : Par ici (dans le coin) ; **Dre amañ vise ket sellet deus an dra-he** : Par ici on ne regardait pas ça (c'est-à-dire : On s'en foutait) *(Plouïe)* ; **Med dre amañ oa ket kalz tud penvidig** : Mais par ici il n'y avait pas beaucoup de gens riches *(Plouïe)* ; **N'é ket dre amañ oan neuhe ba'r gêr-mañ** : Je n'habitais pas alors dans ce village par ici *(Berrien)* ; **Ar pezh vise laret deus serten feurmou dre amañ** : Ce que l'on disait de certaines fermes par ici *(Plouïe)*
- **Dre an hanter** : Par la moitié / En deux ; **Troc'h anaoñ dre an hanter** : Couper la poire en deux *(Plouïe)* ; **Ha pe-naos vegn troc'het ? Dre an hanter ?** : Et comment sont-ils coupés ? En deux ? *(Plouïe)*

- **Dre an tu-all (/-ell)** : Dans l'autre sens ; **Pigur jetè war ar memes tu vis(e) daw doc'h mond ba un tu ha dond goullanter dre an tu-ell ha hadpartïal** : Puisque qu'elle envoyait dans la même direction, il vous fallait aller dans un sens et aller à vide dans l'autre sens et repartir *(Kleden)*
- **Dre ar c'hoste** : Par le côté ; **Da gass 'nê dre ar c'host' ha kontourn(añ) un tamm** : Pour les amener par le côté et contourner un peu *(Kleden)* ; **Ha vïe daw mond dre ar c'hoste, dre ar c'hoste-tre, pugur oa re a bri ba'r c'hreis** : Et il fallait aller par le côté, juste par le côté, puisqu'il y avait trop de boue au milieu *(Plonee)*
- **Dre bréss** : Avec empressement ; **Gwraet meus an dra-he dre bréss** : J'ai fait ça avec empressement *(Plouïe)*
- **Dre-dan** : Par-dessous ; **Oa ur gaseg du-mañ ha' oa reizh ha hou(zh) oa digourdi ha ma zad a bassee dre-dan d'hi c'hov, n'ouzon ket ped kwich ha na vouje ket 'n tro(a)d ! In mod e-be(d) !** : Il y avait chez moi une jument qui était docile et dégourdie, mon père passait par-dessous son ventre, je ne sais pas combien de fois et elle ne bougeait pas le pied ! D'une aucune manière ! *(Skrigneg)*
- **Dre e-hun** : Par soi-même ; **Me oa brass-mat (a-)benn ma disket ahe, me meus ket disket dre ma-hun** : J'étais bien grande d'ici à ce que j'apprenne là, j'ai appris par moi-même *(Skrigneg)*
- **Dre ene** : Par là (lieu déjà mentionné) ; **Ba Segré dre ene** : À Segré par là *(Plonee)* ; **Setu pé oa deut dre ene na telefonet dèi** : Et donc lorsqu'il vînt par ici il lui téléphona *(Skrigneg)* ; **Na gall digass dour-Ellez ha bassee ket dre ene** : Il a pu amener l'eau de l'Ellez qui ne passait pas par là *(Landelo)* ; **An Amerikaned oa passeet dre ene, oa ba foñs ur feurm** : Les Américains étaient passés par là c'était au fond d'une ferme *(Skrigneg)*
- **Dre-forz** : Contraint et forcé ; **Deuet en-dro, dre-forz kwa !** : De retour, contraint et forcé quoi ! *(Brennilis)*
- **Dre-grass** : À cause de ; **Na tap(et) ur *rhume* dre-grass ar bissi(gou)-mareñw, lare-heñw** : Il avait attrapé un rhume à cause des chatons, disait-il *(Kleden)*
- **Dre-hiramzer** : À force de temps / À la longue ; **An dra-he dreuse ket, jome an dour, me(d) dre-hiramzer ar yeot a teu da hoñlo war ar poull** : Ça ne traversait pas, l'eau restait, mais à la longue l'herbe vient recouvrir la mare *(Brennilis)*
- **Dre-just** : Exactement ; **Ha sete oan kemed dowzeg la d'ar marïou-se 'naon 'è, setou meus ket gouïet dre-just pe-sort mod oa passeet 'naoñ** : Et je n'avais donc aussi que douze ans à cette époque, je n'ai donc pas su exactement comment ça c'était passé *(Sant-Wazheg)*
- **Dre-lec'h + *vb.*** : Par là où ; **Dre-lec'h na gallet mond** : Par là où il avait pu aller *(Kleden)* ; **Ha just dre-lec'h a oa ma douar din** : Et juste par-là où est ma terre *(Plouïe)* ; **Heñw roud ! Wa(r) 'n hent, dre-lec'h oa sañs(et) ar re-m(añ) da basseo** : Il se mit en route ! Sur le chemin, par là où ceux-ci étaient censés passer *(Kleden)*
- **Dre-lem + *vb.*** : Par là où ; **Alïes dre-lem a bassee vije rôet un tamm boued daoñ** : On luit donnait souvent de la nourriture là où il passait *(Skrigneg)*
- **Dre ma + *vb.*** : Du fait que / À mesure que ; **Ha dre ma droc'hè ar yeot vis(e) dour dalc'h-mad pet(r)a !** : Et du fait qu'il coupait l'herbe, il y avait constamment de l'eau quoi ! *(Kareis)* ; **Ha bremañ dre ma teu war an oad, daon ! N'andur ket kin...** : Et maintenant à mesure qu'il avance en âge, dam ! Il ne supporte plus... *(Skrigneg)* ; **Un dèn alïes tà mïoc'h anoudegezh daoñ dre ma tà war an oad** : Souvent un homme lui vient plus de connaissance à mesure qu'il avance en âge *(Kergloff)* ; **Med dre ma yeeh war-zu Landelo hag ar mene Poullaouen a jeñch an traou** : Mais à mesure que vous allez en direction de Landeleau *(Lannedern)* ; **Oan deut maes ha me na atrap ur skubellenn da roiñ koat dèi, dre ma teue d'an traoñ** : Je suis sortie et j'ai attrapé un balai pour le rouer de coups (le rat), à mesure qu'il descendait *(Plouïe)* ; **(Ne)med-seped vije daw despun 'nê dre ma gouïent kuit dê da vreiniñ ha d'ond ga'r melved !** : Si ce n'est qu'il fallait les ramasser au fur et à mesure qu'elles tombaient pour éviter qu'elles ne pourrissent et qu'elles soient prises par les limaces ! *(Skrigneg)* ; **Sell goude an dud-kozh na delc'het 'nèi hag a houzh, dre ma sa(v)e, oa bet aet da zevejiñ dre-ah(e) goude hag goude oa dimeet** : Donc après les grands-parents l'avaient gardée et, à mesure qu'elle grandissait, après elle alla travailler à la journée par là et après elle fut mariée *(Skrigneg)* ; **Fenoñs n'eus ket karr kamm pet(r)a ! Ar c'harr n'egzistè ket bemd(e) heñ ! Heñ na devejou, dre ma droiè ar loar, heñw droiè 'è** : Il n'y a pas de charrette courbée quoi ! La charrette n'existait pas tous les jours hein ! Elle avait des jours, à mesure que la lune tournait, elle tournait aussi *(Kareis)* ; **Me deja, dre ma oan ga ur lesvamm, houz(e)s a-walc'h, me ma ket ka(v)et chañchamant kalz, pugur ur lesvamm zo ur lesvamm !** : Moi déjà, du fait que j'étais avec une marâtre, tu sais bien, je n'avais trouvé beaucoup de changements, puisque une marâtre c'est une marâtre ! *(Poullaouen)* ; **A-blassou vije un toull ha vijent chetet ene toud ba'n toull, me(d) kalz gollent ket amzer d'ond da gass anê di dre vijent chetet ba'r harzh deus toull-o-(d)oñr ! Ale hop !** : Il y avait par endroits un trou et on jetait tout dans le trou, mais beaucoup ne perdaient pas de temps à les y amener du fait qu'elles étaient jetées dans le talus du pas de la porte ! Allez hop ! *(Skrigneg)*
- **Dre be-lec'h** : Par où ; **Dre be-lec'h mond ?** : Par où aller ? *(An Uhelgoat)*
- **Dre + *poues*** : À la + *poids* / Au + *poids* ; **Ya-ya-ya hag sallet, red da lakad un tamm holen barzh ha go(ude)-se vé poueset ha vé gwerzhet an amann, dre hanter-lur eint poueset toud !** : Oui-oui-oui et salé, il faut y mettre un peu de sel et ensuite on pèse et on vend le beurre, ils sont tous pesés à la demi-livre ! *(Plonee)*
- **Dre-se** [dreˈzeː] : Par conséquent ; **Ha dre-se zivorc'hegn** : Et par conséquent elles avortaient *(Kallag)* ; **Krog oan d'en-om veskañ ga muoc'h ga'n dud ha dre-se oan (e)n-om ga(v)et da (e)n-om okupiñ deus politik goude** : Je commençais à me mélanger à plus de gens et par conséquent je m'étais retrouvé ensuite à m'occuper de politique *(Kalaner)*
- **Dre-skoach** : En cachette ; **Ar re-ell eve 'e, ar micheriou-ell, med müoc'h dre-skoach sur walc'h !** : Les autres aussi buvaient, les autres métiers, mais plus en cachette sûrement ! *(Lokarn)*
- **Dre-surpren** : Par surprise ; **Oh ! Hemañ n'é ket sterd da zizon(iñ) hañ ! Ma vé rôet daoñ dre-surpren** : Oh ! Il n'est pas dur à frustrer hein ! Si on lui donne par surprise ! *(Skrigneg)*
- **Dre-vare** [dreˈvɑːr] : Par moments ; **Ur lo(u)e dre-var' vise gwerzhet hag ur pi-moc'h dre-var', ahe oa toud !** : On vendait par moments un veau et par moments un cochon, voilà tout ! *(Lannedern)* ; **Ar baotred vïe**

**c'hoa(r)i ar c'hartou ha eviñ chist(r) ha ur banne-gwin dre-var' vis(e) 'e** : Les gars jouaient aux cartes et buvaient du cidre, il y avait aussi par moments un verre de vin *(Lannedern)*

- **Dre varc'had** : À la tâche ; **Med me zo bet 'h o(be)r an dra-(ho)nt dre varc'h'd 'e, dé lakad avalouar ba kleietou ba departamant *l'Eure*** : Mais je suis aussi allé faire ça à la tâche, pour mettre des pommes de terre dans des clayettes dans le département de l'Eure *(Speied)*
- **Dre war-horre** : Par le dessus ; **Dre war-horr' ar vorn** : Par le dessus du four *(Plonee)* ; **Ur skeul ba bep tu d'ar bern evid chet an dour dre war-horr'** : Une échelle de chaque côté du tas pour jeter l'eau par le dessus *(Plouïe)*
- **Dre-zindan** [dre zin'dɑ̃ːn] : Par-dessous ; **Dre-zindan vise ur lèrenn neuhe, blam kuit dê d'ond kuit** : Par-dessous il y avait alors une attache en cuir pour qu'ils ne partent pas *(Plonee)* ; **Passeal ar gordenn dre zindan e feskennou** : Passer la corde par-dessous ses fesses *(Berrien)*
- **Dre zu-hont** : Par chez (toi/vous) ; **Dre amañ vé laret « glô », dre zu-'nt vé laret « glaw » matresse...** : Par ici on dit « glô », par chez vous on dit peut-être « glaw »... *(Plouïe)*
- **Dre zu-mañ** : Par chez (moi/nous) ; **Dre zu-mañ oa ket** : Il n'y avait pas par chez moi *(Skrigneg)* ; **Dre zu-mañ oa k(et) ar mod** : Ce n'était pas la mode par chez moi *(Skrigneg)* ; **Dre zu-mañ vij(e) ket gwraet** : On ne faisait pas par chez moi *(Skrigneg)*
- **Dre zu-se** : Par chez toi ; **Dre zu-s' n'eus ket sort-se ? Guinera, nann ?** : Il n'y en a pas des comme ça par chez toi ? Guinéra, non ? *(Plourac'h)*
- **Evid dre-amañ** : Pour ce qui est de par ici ; **An dra-he vije gwraet ga un tamm kaoutchou, me n'onn ket penaos vije speget, neuhe vij(e) ket ka(v)et chutellou, 'vi(d) dre-amañ !** : C'était fait d'un bout de caoutchouc, je ne sais pas comment il était collé, on ne trouvait alors pas de tétines, pour ce qui est de par ici ! *(Skrigneg)*
- **Puntañ dre dud** : Pousser à la force des bras ; **Med an taol divé oa bet gwraet 'e, oa bet lak(et) ar railhou barzh, med an dra-he oa bagoniou ha' vise daw poulzañ 'nê ga tud ! Puntañ 'nê dre dud !** : Mais ce fut fait aussi dernièrement, on y mit des rails, mais c'étaient des wagons que des gens devaient pousser ! Les pousser à la force des bras ! *(Brennilis)*
- **Ur wech dre vare** [ɔr veʃ tre 'vɑːr] : Une fois le temps ; **Ur wech tre var' a sellen war ma lerc'h** : Je regardais une fois le temps derrière moi *(Berrien)* ; **Oh, vije ket re alïes 'ha, ur wech tre var'** : Oh ma foi ce n'était pas trop souvent, une fois le temps *(Plouïe)*

**DREILHAÑ** ['drɛ̀ʎə] : vb. ; Hacher / Couper menu (cf. **draillañ**)

**DREIN** [drɛjn] [drɛɲ] : [vx. br. ***drain*** ; ***drein*** 1499] coll. ; Épines / Buissons

**Lak i roched ba ur vodenn-drein** : Mettre sa chemise dans un buisson d'épines *(Skrigneg)* ; **Echu é ga'r goñ kaled, deut é ar bleuñ ba'r bod-drein** : On en a fini avec l'hiver dur, le buisson d'épines est en fleur *(Plouïe)*

- **Ba-tousk an dres hag an drein / Vé ka(v)et ar c'hàerrañ bleuñenn** : Parmi les ronces et les épines / On trouve la plus belle fleur *(Plouïe)*
- **Ba-tousk ar mïañ drein / Vé ka(v)et ar c'hàerrañ rosenn** : C'est parmi le plus d'épines / Que l'on trouve la plus belle rose *(Plouïe)*
- **Drein-avalou** : Pommier sauvage / Porte-greffe *(Plouïe)*
- **Drein-per** : Poirier sauvage / Porte-greffe *(Plouïe)*

**DREIST** [drɛjst] : [***dreist*** 1850] ad. ; Super

**Sete (a-)benn ar fin oa ket an traou dreist kin (e)tre Gewr hag ar sant neuhe heñ ! En mod e-bed !** : Donc pour finir tout n'était pas super alors entre Gewr et le saint hein ! Pas du tout ! *(Landelo)*

**DREIST** [drɛjs(t)] : [***dreist*** 1633] conj. ; Au-dessus / Par-delà / Par-dessus / (**- da**) Supérieur (à)

- **Dreiston** ['drejstɔn] : Par-dessus moi / Supérieur à moi
- **Dreistout** ['drejstut] : Par-dessus toi / Supérieur à toi
- **Dreistoñ** ['drejstɔ̃] : Par-dessus lui / Supérieur à lui
- **Dreisti** ['drejsti] : Par-dessus elle / Supérieur à elle
- **Dreistemp** ['drejstəmp] : Par-dessus nous / Supérieur à nous
- **Dreistoc'h** ['drejstɔh] : Par-dessus vous / Supérieur à vous
- **Dreistè** ['drejstɛ] : Par-dessus eux (elles) / Supérieur à eux (elles)

◆ Par-delà ; **Dreist ar c'hoat !** : Par-delà le bois ! *(Plonee)*

◆ Par-dessus ; **Ruilhal a reemp (a)n eil dreist egile** : Nous roulions l'un par-dessus l'autre *(Poullaouen)* ; **Da lamp dreist voant ket gouest d'ober** : Ils étaient incapables de sauter par-dessus *(Plonee)* ; **Dreist d'ar girji, dreist d'ar c'hlejou ha dreist d'an dour** : Par-dessus les hais, par-dessus les barrières et par-dessus l'eau *(Plouïe)* ; **Krog un' ba bep pénn d'ar sac'h : Vliw !! Chet (a)nèoñ dreist d'ar pont** : Un crochant dans chaque bout du sac : Vlan !! Jeté par-dessus le pont *(Plonee)* ; **An heñi oa aet dreist d'ar harzh (a-)walc'h ba'r parkad-gwinizh, ya** : Celle qui était allée par-dessus le taillis dans le champ de blé, oui *(Lokmarïa)* ; **Pedam sklap un dra m(e)nneket dreis(t), lod vé 'sklap ur falz dreis(t)** : Ou-bien balancer quelque chose par-dessus, certains balancent une faucille par-dessus *(Laz)* ; **Hag oamp kasset toud, re ar skoul, da wel an dour 'tond dreist ar barraj** : Et on était tous amené, ceux de l'école, voir l'eau allant par-dessus le barrage *(Brennilis)* ; **Ha pé chethen 'neoñ dreist da ma venn, ba-lec'h goueo mo droed da ajel war ar boned !** : Et lorsque je le jetterai par-dessus ma tête, là où il tombera j'aurai le droit de m'asseoir sur le bonnet ! *(Kergrist)* ; **Beñ sur a-walc'h oa-hañw uvel mat (a-)benn mond dreist ar gwe kement-se** : Ben il devait sûrement être très haut avant d'aller tant que ça par-dessus les arbres *(Landelo)* ; **Pilet ha goude-se vé troc'het, da daol dreist d'ar c'hleuñ, bremañ (e)maint toud ba'r park** :

Abattu et ensuite coupé, à jeter par-dessus le talus, tout est maintenant dans le champ *(Berrien)* ; **Ur sac'h war ho kein, ar sac'h ludu-grich, pugur a vïe gwraet toullou barzh ha lakeet ganomp dreist** : Un sac sur ton dos, le sac en toile épaisse, puisqu'on faisait des trous dedans et nous le mettions par-dessus *(Plonee)*

◆ Supérieur (à) ; **Heñw a soñj daoñ é-hañw dreist d'ar re-all toud** : Il pense être supérieur à tous les autres *(Plouïe)*

➢ **Dreist moue ar gaseg kozh vé tapet an eubeules yowank** : Il faut se faire bien voir de la mère pour avoir la fille (mot-à-mot : Par-dessus la crinière de la vieille jument on attrape la jeune pouliche) *(An Uhelgoat)*

➢ **En-om lakad dreist ar re-all** : Se mettre au-dessus des autres ; **Lod 'n-om lake delc'h-mad dreist ar re-ell 'è hañ !** : Certains se mettaient constamment au-dessus des autres *(Kergloff)*

➢ **Sklapañ e arc'hant dreist e benn** : Jeter son argent par les fenêtres (m.-à-m. Balancer son argent par-dessus sa tête) ; **Flut(añ) e arc'hant, sklap(ad) 'nê kuit, sklap(ad) 'nê dreis' ho penn !** : Gaspiller son argent, le dilapider, le jeter par les fenêtres ! *(Laz)*

**DREIST-OLL** [drɛjs'tɔl] : [***dreist-holl*** 1862] ad. ; Surtout

✗ *syn.* : ***surtoud***

**Oh nann ! Dreist-oll pass deus ar mitin mod-s(e) ! Ah nann !** : Oh non ! Surtout pas le matin comme ça ! Ah non ! *(Pleiben)*

**DRES** [dre:z-s] : [vx. br. ***dris*** ; ***dres*** 1633] coll. (sing. **-enn** ['dre:zən] sing. pl. **-ennou** [dre'zɛnu]) ; Ronces

**Aet zo gwrïou-raden ha soliou-dres ga'r làer** : Le voleur a dérobé des racines de fougères et des racines de ronces *(An Uhelgoat)* ; **An dresenn dowbenneg henpenna ar patelleg** : La ronce marcottée renverse le pataud *(Kergrist)* ; **Diskrapet an dres ha distrouget ar c'hleuñ** : Les ronces arrachées et le talus assaini *(An Uhelgoat)* ; **Gwech-all vije diharzhet toud ar parkeier hag a vijent net ha braw ! Bremañ n'eus kime(d) dres partoud !** : Autrefois on défrichait les talus de tous les champs et ils étaient nets et beau ! De nos jours il n'y a partout que des ronces ! *(Ar Fouillez)* ; **Med a-wechou leuskan un dresenn bennaket pe un dra mennaket barzh 'è, pé vegn mesket mad ar mod-se, toud ar re-he 'n-om zelc'ha 'tree** : Mais parfois je laisse aussi une ronce quelconque ou quelque chose à l'intérieur, quand ils sont bien mélangés comme ça, ils se tiennent tous entre eux *(Pluskelleg)*

➢ **An dresenn neus dow benn staget** : La ronce s'est marcottée elle-même *(Plouïe)*

➢ **Ba-tousk an dres hag an drein / Vé ka(v)et ar c'hàerrañ bleuñenn** : Parmi les ronces et les épines / On trouve la plus belle fleur *(Plouïe)*

**DRESENN** ['drɛ:zən] ['drɛjzən] : [***dresen*** 1633] n.f. ; Crémaillère

**Un dresenn** ['drɛjzən] **zo ba'r jiminal** : Il y a une crémaillère dans la cheminée *(Lannedern)*

**DRESS** [drɛ̀s] : [***dreçz*** 1732] ad. ; Comme il faut / Exactement / Juste

✗ *syn.* : *(comme il faut)* ***a-vod, evel zo gleet*** *(exactement)* ***dre-just, libr, tre*** *(juste)* ***just***

◆ Comme il faut ; **Ur vatezh dress** : Une servante comme il faut *(Poullaouen)* ; **Med be zo tammou re ahe gis-se, tammou merc'hed dress ahe, med pass nerzh(u)s, ar re-he oagn ket kap dé zirampañ douar mod-se !** : Mais il y en a quelques-unes là-même, des bouts de femmes comme il faut, mais pas vigoureuses, ainsi elles n'étaient pas capables de rabattre la terre *(Ponvel)*

◆ Juste ; **Prest an noñs da zond dress** : La nuit est juste sur le point de tomber *(Plouïe)*

**DRESSAÑ / DRESSIÑ** ['drɛsə] ['drɛsi] : [***dressa*** 1659] vb. ; Dresser (& animaux, enfants…) / Ravauder / Réparer

✗ *syn.* : *(réparer)* ***fichañ, ingalañ, renkañ, reparo*** ; & *cf.* : ***talafassiñ, trikamardiñ***

◆ Dresser ; **Ur lon-keseg zo aesetoc'h da zressañ** : Un cheval est plus aisé à dresser *(Skrigneg)* ; **Ah vijent ket, vijent ket ! Ar re-he oa dresset ar mod-se hañ !** : Elles n'étaient pas, non ! Elles étaient dressées comme ça hein ! *(Berrien)* ; **Ah ! Nin zo bet dresse(t) ba'r skoul ! Ar seurésed, ar re-he oa *sévères* !** : Ah ! Nous nous sommes fait dresser à l'école ! Les sœurs, elles étaient sévères ! *(Plonee)* ; **Bra(wo)c'h oa dressiñ 'nê, pugur hl(o)ase o ginou dê pé vije chechet war'nê, sete neuhe choment !** : C'était plus facile de les dresser, puisque ça blessait leur bouche lorsqu'on tirait dessus, alors donc ils restaient ! *(Skrigneg)* ; **Ma zad oa marc'hadour hag a zresse (a)nê da werzh(añ), heñ neus bet gwraet mad, gwraet arc'hant ar mod-se** : Mon père était marchant et les dressait pour les vendre, il a bien fait, il a fait de l'argent comme ça *(Skrigneg)* ; **Pugur ma mïe skôet gati petram ma vïen aet d'essêo dressañ 'nèi ma'hat mïe tapet ! Kar da ziveo oa nintra d'o(be)r gantoñ ! Set ar mod-se 'ha…** : Puisque si je l'avais frappée voire essayé de la dresser, j'aurais probablement pris cher ! Car sur la fin on ne pouvait rien faire de lui ! Donc voilà ma foi… *(Plonee)*

◆ Réparer ; **Da zigentañ-toud memes-tra vije dresset tôennou ha traou mo(d)-se, oa ket a labour** : Au tout départ quand-même on réparait les toitures et les choses comme ça, il n'y avait pas de travail *(Kalaner)*

**DROAD / DROED** [drwad-t] [drwɛd-t] : [***droet*** 1723] n.m. (pl. **droajou** [drwɑ:ʒu]) ; (le) Droit / Propriété

✗ *cf.* : ***urzh***

◆ Droit ; **Ha heus ket droad memes ?** : Tu n'as même pas le droit ? *(Berrien)* ; **Ha neuhè mije droad da son** : Et alors j'avais le droit de sonner *(Skrigneg)* ; **Meus ket droad da zibiñ bemde** : Je n'ai pas le droit d'en manger quotidiennement *(Plouïe)* ; **Med, n'eus ket droad da drañsportañ** : Mais on n'a pas le droit de transporter *(Plourac'h)* ; **Peus ket droad da gaoud barados !** : Vous n'avez pas le droit d'obtenir le paradis ! *(Kergrist)* ; **Ya, kar gwich-all oa ket (a) zroed !** : Oui, car autrefois il n'y avait pas le droit ! *(Skrigneg)* ; **Hemañ na bet droad d'hond-kuit neuhe** : Il avait donc eu le droit de partir *(Landelo)* ; **Pa ket droad da douch deus un awal !** : Tu n'avais

même pas le droit de toucher à une pomme ! *(Plonee)* ; **Nann, nann, med bremañ meus ket droad !** : Non, non, mais maintenant je n'ai pas le droit ! *(Plonee)* ; **Med n'eus ket droad d'o(be)r traou ar mod-se, nann** : Mais on n'a pas le droit de faire des choses comme ça, non *(Plourac'h)* ; **Ah ! Me(d) oa ket droed da douch d'i gontell** : Ah ! Mais on n'avait pas le droit de toucher à son couteau *(Skrigneg)* ; **Me(d) 'benn arc'hoazh n'o ket droad an troñseuneus !** : Mais demain il n'y aura pas le droit à la tronçonneuse ! *(An Uhelgoat)* ; **Pa ket droad da denn(añ) mignoc'h (e)vid da gont hañ !** : Tu n'avais pas le droit d'extraire plus que ton compte hein ! *(Brennilis)* ; **Skub(añ) an Ankou maes eus ho ti oa ket droad d'o(be)r** : Il n'y avait pas le droit de chasser l'Ankou hors de la maison *(Lannedern)* ; **Pad ar c'hoarais vij(e) ket droad da zebiñ kig, c'hwi oar a-walc'h** : On n'avait pas le droit de manger de la viande pendant le carême, vous savez bien *(An Uhelgoat)* ; **Ha me a ray ur goulenn doc'h ha matrehe po droad kaoud** : Et je ferai une demande pour toi et peut-être que tu auras droit *(Kolloreg)* ; **Namp ket droad, vïe ket goull(e)t sete ar mod-se piw oar pe-sort mod...** : Nous n'avions pas le doit, on ne demandait pas donc comme ça qui sait quoi... *(Plonee)* ; **Hag a-wichou blije dê, med nagn ket droed d'ond da-beked ene** : Et parfois ça leur plaît, mais ils n'avaient pas le droit d'aller jusqu'à là *(Skrigneg)* ; **Neu'n oa ket droad da zibiñ kig d'ar gwener, ar vêleien a zifenne hañ !** : Il n'y avait alors pas le droit de manger de la viande le vendredi, les prêtes l'interdisaient hein ! *(Kergloff)* ; **Hag ahe gis-se vis(e) ket kàer droad dé bil(ad) na plantañ na mann e-bed !** : Et là on n'avait guère le droit d'abattre ni de planter ni rien du tout ! *(Kleden)* ; **Pise ket droed d'ond ba tïer an dud-ell ar mo(d)-se ma viseh ket pet ba'n ilis !** : Vous n'aviez pas le droit d'aller chez les autres gens comme ça si vous n'étiez pas allées dans l'église ! *(Lokarn)* ; **Gast ! Kàer mamp labourad ha labourad, mamp ket droed da c'hoa(r)i tamm (e-)be(d) !** : Putain ! Nous avions beau travailler et travailler, nous n'avions pas le droit de jouer du tout ! *(Karnod)* ; **Laket na ba e joñj da lak droajou war toud ar loned vïe bet sa(v)et ba Sant-Herbod** : Il s'était mis dans l'idée de mettre des droits sur toutes les bêtes qui auraient été élevées à Saint-Herbot *(Landelo)* ; **Sañset oa ket droad da iviñ, oa ket droad da gaoud gwin d'ar mare-te tamm e-bed** : Censément on n'avait le droit de boire, on n'avait pas le droit d'avoir de vin du tout à cette époque-là *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ar seurésed na laret demp mijemp avalou-orañjed ha banan ha traou mïemp ket droed ba'r yêr** : Les sœurs nous avaient dit que nous aurions des oranges et des bananes et des choses que nous avions pas le droit à la maison *(Skrigneg)* ; **Me meus choñj ba'r skol pa 'h eemp vije rôet un taol demp pé vijemp oh o(be)r ! Oa ket (a) zroed !** : Je me rappelle à l'école lorsque nous y allions, on nous donnait un coup lorsqu'on faisait ! Il n'y avait pas le droit ! *(Skrigneg)* ; **An dra-s(e) oa trist hañ ! Me ma ka(v)et abominabl an dra-se ! N'eus ket droad da lah an dud ar mod-se...** : C'était triste hein ! J'avais trouvé ça abominable ! On n'a pas le droit de tuer les gens comme ça... *(Ponvel)* ; **Gallefent be 'vel ra tou'n dud, pugur me gav din lar ur peisant, (me)mes-tra, neus droad da veviñ 'vel ra un ouvrïer** : Ils pourraient être comme tout le monde fait, puisque moi je pense qu'un paysan a quand-même le droit de vivre comme un ouvrier *(Lannedern)* ; **Ba'r skoul oa ket droed da gaoseal brezhoneg ba'r c'hour, ba ar rekreassionou oa daw kaoseal galleg ! Oa ket aesed ! Tou'n dud gaosee brezhoneg...** : On n'avait pas le droit de parler breton à l'école dans la cour, en récréation il fallait parler français ! Ce n'était pas évident ! Tout le monde parlait breton... *(Kergloff)*

➢ **Dond ba-droad da** : Obtenir le droit de ; **Med eh ! Pé oamp komañset, pé oamp deut ba-droad d'ond dé bil(ad), diskar ar c'hoat d'o(be)r ar vagod pe fout petra ! Pé blijè ket domp, ale ! An harpon war'nèi ha mad pell-zo !** : Mais eh ! Lorsque nous commençâmes, lorsqu'on obtint le droit d'aller abattre le bois pour faire les fagots ou peu importe quoi ! Quand ça nous plaisait pas, allez ! Un coup de scie passe-partout eh puis basta ! *(Kleden)*

➢ **Kaoud droad ba *udb.*** : Avoir un droit d'accès à *qqchose.* ; **Ar puñs oa da kêr hag ar forn oa da kêr, ba kem(e)nt kêr toud oa ur forn ha neu'n ur puñs, set(e) na droad toud an dud ba enni** : Le puits était communal et le four était communal, dans quelque village que ce soit il y avait un four et alors un puits, tout le monde y avait donc un droit d'accès *(Speied)*

**DROCH** [drɔʃ] : [***droch*** 1927] ad. ; Farfelu (-e)

**« Difleped » zo droch un tammig ba e aluriou** : « Difleped », c'est un petit peu farfelu dans ses allures *(Laz)* ; **« Un' droch » vé lar(et) da ur plac'h kentoc'h, houzh so un' droch, un tamm farbotenn** : « Une farfelue » se dit plutôt d'une fille, elle est farfelue, un peu fofolle *(Laz)*

**DROG** [drɔ̀g-k] : [gaul. ***drauoca*** ; ***draoc*** 1716] n.m. ; Ivraie

**Ar c'herc'h zijenere ha ziwar ar greun fall teue drog** : L'avoine dégénérait et des mauvaises graines provenait de l'ivraie *(An Uhelgoat)*

**DROGAÑ** ['drɔːgə] : [***drogein*** 1904] vb. ; Droguer

**Droget, ya ! Ya ha emm dije d'o(be)r un dro, houzoh walc'h** : Drogués, oui ! Oui et ils avaient besoin de faire une tournée, vous savez bien *(Skrigneg)*

**DROL** [droːl] : [***drol*** 1992] ad. ; Bizarre (-ment) / Drôle (-ment) / Étonnant (-e) / Étrange (-ment) / Singulier (-ère) / **DROLIG** ['droːlig-k] : ad. ; Un p'tit peu bizarre

◆ Bizarre ; **Oh ya ! Drol é an traou 'vel n'ounn ket pet(r)a, ya** : Oh oui ! Tout est bizarre comme je ne sais quoi, oui *(Skrigneg)* ; **Ya, blam se ma bet ka(v)et drol, me oa ba ur feurm vihen** : Oui, c'est pourquoi j'avais trouvé bizarre, moi j'étais dans une petite ferme *(Poullaouen)* ; **Oy ! Deut vïe drol ha mechant, mechant ! Mechan oa-ñw deut da ved ! Mechan 'ha paotr-powr hardi !** : Oh ! Il était devenu bizarre et méchant, méchant ! Il était devenu méchant ! Ma foi extrêmement méchant mon pauvre ! *(Plonee)*

◆ Curieux (-se) ; **Med c'hwi peut mojou drol 'ha ! N'ou(z)es ket lar ar re-yowankañ zo sañset da souetiñ blavezh mad d'ar re-goshañ ?!** : Mais vous avez de curieuses manières ma foi ! Tu ne sais pas que ce sont les jeunes qui sont censés souhaiter la bonne année aux plus anciens ?! *(Skrigneg)*

◆ Drôle ; **Ya, oh ya ! Ha Louï, heñw oa un' drol…** : Oui, oh oui ! Et Louis, c'était un drôle… *(Poullaouen)* ; **Oh ma'hat oa-hañw un' drol a-walc'h heñ** : Oh c'était sûrement un drôle hein *(Landelo)*

◆ Étonnant (-e) ; **N'é ket drol oc'h kement-se re din** : Ce n'est pas étonnant que vous me dépassiez de tant *(Poullaouen)* ; **D'an ampoent-te, ma Doue ! Toud ar maneriou vïe devet, sete vïe gwel hezh devet n'é ket drol** : À cette époque-là, mon Dieu ! Tous les manoirs étaient brûlés, ce n'est donc pas étonnant qu'on l'ait vu brûler *(Landelo)*

◆ Étrange ; **Vïe ka(v)et drol** : On trouvait ça étrange *(Poullaouen)* ; **Ar pezh a ga(v)on drol** : Ce que je trouve étrange *(Pleiben)* ; **Hezh neus ur boesson drol** : Il a l'alcool étrange *(Plouïe)* ; **Ah ! Me meus bet un hunv(r)e drol 'vid noñs 'ha !** : Ah ! J'ai fait un rêve étrange cette nuit ma foi ! *(Poullaouen)* ; **Med me gav drol 'e, an dra-he n'oun ket bet gouest da gompren biskoazh** : Mais moi je trouve étrange également, je n'ai jamais réussi à comprendre ça *(Pleiben)* ; **Drol é an traou toud 'ha ! Ken na gompren ke(t) 'n nén mann e-bed kin !** : Tout ça est étrange ma foi ! Si bien qu'on ne comprend plus rien du tout ! *(Skrigneg)* ; **N'oun ket re sur petra oa digouêt, med un dra mennaket drol meus gwelet** : Je ne suis pas trop sûr de ce qui s'est passé, mais j'ai vu quelque chose d'étrange *(Poullaouen)*

◆ Singulier ; **Un dra vije laret dec'h oa drol 'è** : Une chose, que l'on disait jadis, était singulière également *(Skrigneg)* ; **Sant-Herbod zo digoueet ba'h ar jeu-se en ur mod drol a-walc'h !** : Saint-Herbot est arrivé dans cette affaire d'une façon assez singulière ! *(Landelo)*

◆ Un p'tit peu bizarre ; **Oh ! Ar reñ-he oa drolig (iv)e heñ !** : Oh ! Ils étaient un p'tit peu bizarres *(Poullaouen)*

➢ **Be drol deus *ub.*** : Se comporter étrangement envers *qqn.* ; **Deus ma mamm oa drol un tamm** : Elle se comportait étrangement envers ma mère *(Plouïe)* ; **Deus ma mamm é bet drol (e)vid ar wech toud** : Elle s'est depuis toujours comportée étrangement envers ma mère *(Plouïe)*

➢ **Blased drol** : Qui a un drôle de goût ; **Daon ! Hemañ zo blased drol 'ha ! Hemañ zo ur bann'h staot-kazh 'ha !** : Dam ! Il a un drôle de goût ma foi ! C'est un verre de pisse de chat ! *(Skrigneg)*

**DROUG** [dru:g-k] : [***drouc*** 1499] n.m. / coll. ; Bêtises / Colère / Mal / & ad. : Colérique / Malveillant (-e) / Mauvais (-e) / Méchant (-e) / Pénible

◆ Colère ; **An dra-mañ zo langach a vije laret gwich-all pa vije droug deus un' bennañket** : Ça c'est le langage qu'on utilisait autrefois lorsqu'il y avait de la colère envers quelqu'un *(Skrigneg)*

◆ Colérique ; **Oh !!! Hou(zh) oa droug a-walc'h heñ ! – Ah bon ? Ya, deuh-ouit-te matresse, me(d) ar mod-all ahe deuh an dud-all oa ket !** : Oh !!! Elle était assez colérique hein ! – Ah bon ? Oui, envers toi peut-être, mais pas envers les autres gens ! *(Skrigneg)*

◆ Malveillant (-e) ; **Traou droug vije gwraet wechou** : On commettait parfois des actes malveillants *(Plouïe)*

◆ Méchant (-e) ; **Hag ar re-m(añ)-all oagn ket droug 'è !** : Et eux autres n'étaient pas non-plus méchants ! *(Skrigneg)* ; **Ar vugale vé droug a-wichou, me meus choñj laremp se daoñ hañ ! Ha vij(e) ket kontant !** : Les enfants sont parfois méchants, je me rappelle que nous lui disions ça hein ! Et il n'était pas contant ! *(Skrigneg)* ; **D'o(be)r añwn dê na goud(e) nïent ket añwn, wechou lod nïe añwn 'è, pugur an dud oa droug an eil deuh egile !** : Pour leur faire peur et bien qu'ils n'aient pas peur, parfois certains avaient peur aussi, puisque les gens étaient méchants les uns envers les autres *(Brennilis)*

➢ **Be droug ba (e gorv / *ub.*) deus** : Être en colère contre ; **Ha me vise droug ennin** : Et moi j'étais en colère *(Karnod)* ; **Ha hounn' oa droug ba enni** : Et elle était énervée *(Plouïe)* ; **Nann, pugur vije droug deusonti !** : Non, puisqu'elle était en colère contre elle ! *(Skrigneg)* ; **Droug a-walc'h oa ba'h an Ankou** : L'Ankou était relativement en colère *(Berrien)* ; **Ah beñ neuhe oa droug ba'r vamm** : Ah ben alors la mère était en colère *(Plouïe)* ; **Sur a-walc'h loariataet, droug ba e gorv** : Sans doute pris d'une crise de folie, de colère *(Poullaouen)* ; **Kar me gav din zo droug ba'naoñ !** : Car je crois qu'il est en colère ! *(An Uhelgoat)* ; **Ma mamm, ar pezh oa droug en enni** : Ma mère, ce qui l'avait mise en colère *(Skrigneg)* ; **Neuhe 'n-(hi)ni vije droug en ennoñ ! An dra-he bromete amzer gàer dèi !** : Il était alors e colère ! Ça lui promettait du bon temps ! *(Skrigneg)* ; **P(e)dur mamm oa droug en enni, med ken a oa ! Oa ket amïabl tamm (e-)bed deuh ma zad** : Puisque ma mère était tellement en colère ! Elle n'était pas du tout amicale envers mon père *(Skrigneg)*

➢ **Kaoud droug deus** : Être en colère contre ; **Ar voulac'h ! Deus ar re-he meus droug 'e ! Debet toud ar framboas gate, debet toud an traou !** : Le merle ! Je suis en colère contre eux aussi ! Ils ont mangé toutes les framboises, tout mangé ! *(Plouïe)*

➢ **Mond droug ba *ub.*** : Se mettre en colère ; **An dud oa aet droug barzh enne** : Les gens s'étaient mis en colère *(Poullaouen)*

➢ **Ober droug** : Faire des bêtises ; **Ma-kas amprevan, papred oc'h ober droug !** : Espèce de vaurien, toujours à faire des bêtises ! *(Plouïe)*

➢ **Ober droug da *ub.*** : Faire (du) mal à *qqn.* ; **Hañw na ket gwraet droug e-bed** : Il n'avait fait aucun mal *(Skrigneg)* ; **Ah nann ! Droug e-bed in mod e-bed, nann !** : Ah non ! Aucun mal, d'une aucune manière, non ! *(Skrigneg)* ; **Ur vouch rech(e) ket droug din michañs** : Une chèvre ne me ferait probablement pas de mal *(Berrien)* ; **Wei ! Ma no c'hoant da zond heñw teuy, rey ket droug domp !** : Oh là là ! S'il veut venir il viendra, il ne nous fera pas de mal *(Plonee)* ; **Me(d) an dra-he oa ket 'vi(d) 'h o(be)r droug d'ar c'hwil-derw 'è, me(d) blam da c'hoa(r)i !** : Mais ce n'était pas non-plus dans le but de faire du mal au hanneton, mais pour jouer ! *(Skrigneg)* ; **Oa-hi peus-ne(ve), ur valc'h peus-ne(ve), seto ree droug daoñ chet(añ) (a)nèi dé val(e) 'è ha na soud(et)-hei** : Elle était presque neuve, une faux presque neuve, ça lui faisait donc aussi mal de la bazarder, ainsi il la souda *(Kleden)* ; **Ah nann, me(d) me meus ket bet gwraet, me(d) lod matrehe a ra, pugur lod a ra droug da doud an traou, houzoh walc'h** : Ah non, mais moi je n'ai pas fait, mais peut-être que certains font, puisque certains font du mal à tout (ce qui existe), vous savez bien *(Skrigneg)*

➢ **Ra ket droug-droug da** : Ça ne fait pas trop de mal à ; **(Ha)g e-se ra ket droug-droug da dou'n dud (iv)è** : Et donc ça ne fait pas de mal à tout le monde non-plus *(Skrigneg)*

- **Sevel droug ba e rer** : Se prendre le chou ; **Med (a-)benn-neuhe oa sa'et droug ba rear ar Gewr bras 'e !** : Mais pour-lors ça prenait le chou au grand Gewr *(Landelo)*

**DROUG-KOV** [druk'ko.v-f] : [***drouc coff*** 1633] n.m. ; Mal de ventre

**Ma nïent droug-kov vise daw gelv(en) ar vetrinêr !** : S'ils avaient mal au ventre, il fallait appeler le vétérinaire ! *(Kareis)* ; **Ah ! Pass melchen tomm ha' vïe ket êr da reïñ dê ! Hezh ree droug-kov dê** : Ah ! Y avait pas besoin de leur donner du trèfle chaud ! Ça leur donnait mal au ventre *(Kareis)*

**DROUGÏEZH** [dru'gijəz-s] : [***droucguiez*** XVIᵉ] n.f. ; Perniciosité

**Drougïezh oa 'ziwar an heritaj** : L'héritage était cause de perniciosité *(An Uhelgoat)*

**DROUGINTENTAÑ** [drugin'tɛntə] : [***drouc entend*** 1879] vb. ; Mal comprendre / Mal entendre

✗ *syn.* : ***kompren a-dreus***

◆ Mal comprendre ; **Drougintentet a meus !** : Je n'ai pas bien compris ! *(Skrigneg)*

◆ Mal entendre ; **Hag an hi(ni) a vé 'chilou, heñ a gompren vall alïes ha goude vé ket gwir pezh a lar ! Drougintentet neus** : Celui qui écoute, il comprend souvent mal et après ce qu'il dit n'est pas vrai ! Il a mal entendu *(Skrigneg)*

**DROULAÑS** ['dru:ləz-s] : [***droulançz*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [dru'lɑ̃su]) ; Rancune

**Oa ket bet droulañs** : Il n'y avait pas eu de rancune *(An Uhelgoat)*

**DRU** [dry:] : [***druz*** 1633] ad. ; Abondant (-e) (végétaux) / Dru (-e) / Gras (-se) / Grassement / Fertile / Humide (météo) / Visqueux (-se) (empois)

✗ *syn.* : *(dru)* ***fonnus*** *(gras)* ***lard*** *(humide)* ***gwleb, umid*** *(visqueux)* ***flibus***

◆ Abondant (-e) ; **Ar raden zo dru ar bla-mañ 'ha !** : Les fougères sont abondantes cette année ma foi ! *(Landelo)* ; **Ar logod so walc'h 'vid bi ba douar mad 'è ha surtoud e'h ee an traou a vé laket barzh ene vé druoc'h 'vid amañ, ba ur park treud** : Les souris sont capables d'être dans de la bonne terre aussi et surtout que ce qui s'y trouvait était plus abondant qu'ici, dans un champ pauvre *(Kleden)*

◆ Dru (-e) ; **Ar bidraves oa dru d'ar mare-se, d'ar mar(e)-se vïe laket kalz teil dê, d'ar bidraves-se !** : Les betteraves étaient drues à cette époque-là, à cette époque-là on leur mettait beaucoup de fumier, à ces betteraves-là ! *(Laz)*

◆ Gras (-se) ; **Neuhe vise laret vïe re dru ma vïe re lard** : On disait donc qu'il était trop gras s'il y avait trop de graisse *(Plouïe)* ; **He(zh) oa dru ! Ha laket-hezh ba'n dour domm** : Elle était grasse (la laine) ! Et on la mettait dans l'eau chaude *(Plonee)* ; **Né kalz kig dru da lakad war e var(a) petram amann** : Il a beaucoup de viande grasse à mettre sur son pain ou-bien du beurre *(Lokmarïa)* ; **Ar larjênn a vije 'torch ar billig a vije laket ah(e) 'è blam an dra-h(e) oa dru hag a zegaje da vruched** : Le chiffon à essuyer la billig était mis aussi là à cause du fait que c'était gras et que ça te dégageait la poitrine *(Skrigneg)* ; **Pé vé braw an amzer d'an nev-amzer vé aessoc'h an amann d'ober ! An dïenn vïe dru(o)c'h** ['dry:h] **!** : Lorsque le temps est beau au printemps, le beurre est plus facile à faire ! La crème est plus grasse ! *(Plonee)* ; **Barzh ur park mad vije gwelloc'h ! Hag ar laezh vo muioc'h 'è hag an amann vo druoc'h i(v)e !** : C'était mieux dans un bon champ ! Il y aura aussi plus de lait et le beurre sera plus gras ! *(Sant-Nigouden)* ; **Traou dru, pugur oa ket lousou-all, me(d) gwich-all oa keme(d) lard ar moc'h 'kement a soeñgne 'n dud !** : Du gras, puisqu'il n'y avait pas d'autre médicament, mais autrefois il n'y avait que la graisse de cochon qui soignait les gens ! *(Skrigneg)* ; **Hag ar laezh vïe dru(o)c'h** ['dry:h] **deus an nev-amzer 'vid vis(e) bet deus ar gooñ, sete benn-neuhe an amann vé aessoc'h d'ober 'e** : Et le lait était plus gras au printemps qu'il ne l'aurait été en hiver, donc pour-lors le beurre est plus facile à faire également *(Plonee)*

◆ Fertile ; **Ma vije temz d'an dan, ma vije dru ar park !** : S'il y avait de la fumure en dessous, si le champ était fertile ! *(Skrigneg)* ; **Pep-heñi na un tamm lïorzh dru ha pep-heñi na e zevezh da lak an dour ha da lesken ar wazh-dour d'ond war e machin** : Chacun avait un bout de courtil fertile et chacun avait sa journée pour mettre l'eau et laisser le ruisseau venir sur son machin *(Berrien)*

◆ Humide (météo) ; **Ah Yann ! Yann ! Hast buan ! Kês maes, kar o(be)r ra un devezh dru !** : Ah Yann ! Yann ! Dépêche-toi ! Va dehors, car la journée est humide ! *(Ponvel)*

◆ Visqueux (-se) ; **Ya, me(d) gwech-ell ar roched fèr(et)-kal(e)d vise gwraet ga traou dru ar mo(d)-s(e), ar reñ-h(e) vise pañset ga traou dru pet(r)a !** : Oui, mais autrefois la chemise à plastron était faite de trucs visqueux comme ça, elles étaient pansées de trucs visqueux comme ça *(Kareis)*

- **An heñi-dru** : Le gras (viande) ; **Matresse ma vije re sallet ! Ar bevin dape mïoc'h holen, med an heñi dru dape ket keme(n)t !** : Peut-être si elle était trop salée ! Le maigre s'imbibait de plus de sel, mais le gras pas autant ! *(Berrien)*
- **Ginou-dru** : Baratineur / Goinfre ; **Te hes ur ginou-dru** : T'es un goinfre *(Plouïe)* ; **Un den a so ginou dru zo deja un dèn ha' gaosev kalz** : Un baratineur c'est déjà une personne qui parle beaucoup *(Lokmarïa)*
- **Loue dru !** : Gros lard ! ; **Map-kas loue dru !** : Espèce de gros lard ! *(Plouïe)*
- **N'é ket dru ar jeu** : Ce n'est pas l'opulence ; **Ahe n'é ket dru ar jeu !** : Là ce n'est pas l'opulence ! *(Skrigneg)*
- **Rewr dru** : Gros cul / Gros derche ; **Hounn(ezh) neus ur rèr dru :** Elle a un gros cul *(Plouïe)*
- **Teil dru** : Du fumier gras (fertilisant de très bonne qualité) *(Plouïe)*

**DRUILHAD** ['dryʎəd-t] : [***druillad*** XVIIIᵉ] n.m. (pl. **-ou** [dry'ʎɑ:du]) ; Chapelet (d'ognons...) / Grappe (de) / Profusion (de)

✗ *syn.* : *(chapelet)* ***chapeled*** *(grappe)* ***blochad, blokad***

◆ Chapelet (d'ognons...) ; **Oh Chessus 'ha ! Hañ ! Te zo pentet ! Te zo un druilhad traou ganes en-dro d'i koûg !** : Oh Jésus ! Han ! Tu t'es parée ! Tu as un chapelet de trucs autour du cou ! *(Skrigneg)* ; **Te zo pentet hag un druilhad traou zo ganes istribilh deus da hoûg ahe !** : Tu t'es parée, tu as là un chapelet de trucs qui pendouille de ton cou ! *(Skrigneg)*

◆ Grappe ; **Un druilhad avalou** : Une grappe de pommes *(Poullaouen)*

**DRUONI / DRUANI** [dry'ɔ̃:ni] [dry'ɑ̃:ni] : [***druzoni*** 1659] coll. ; Lardons / (de la) Graisse

**Me meus gwel(et) mé mamm 'h o(be)r sañwon, pé vïe laet ar pi-moc'h, ga an druon(i), ar lard, vïe ket implijet re ha vïe gwraet sañwon gantoñ !** : J'ai vu ma mère faire du savon, lorsqu'on tuait le cochon, avec la graisse, le gras, on n'utilisait pas beaucoup et on en faisait du savon ! *(Plonee)* ; **Pa vijen à passaad da vad mo(d)-se vije lakeet ur servïed net ha laket ar larjênn ba-kreis ar servïed d'ablame d'an druani d'antreal, pa vije tommet din** : Lorsque je toussais pour de bon comme ça, on mettait une serviette propre et on mettait le chiffon graisseux au centre de la serviette afin que le graisse pénètre, vu que ça m'était chauffé *(Skrigneg)*

**DU** [dy] : ad. (du mot **TU**) (cf. **du-hont** ; **du-mañ** & **du-he / du-se**)

**DU** [dy:] : [vx. br. ***du***] ad. ; Noir (-e)

✗ *m. comp.* : ***c'hwil-du, marc'h-du, mis-du, rous-du***

**Du é** : Il est noir ; **An heñi zu** : La noire *(Plouïe)* ; **Kafe du barzh ar bolennou** : Du café noir dans les bols *(Ar Fouillez)* ; **Glô a vije ha du ha toud** : Il pleuvait et il faisait noir *(An Uhelgoat)* ; **Laket an ornemañchou du ha'n traou ba'n ilis !** : Et on mettait les ornementations noires et tout dans l'église ! *(Kergrist)* ; **Kachedadou mod-se, (he)leizh ar gamïon, rêjin du** : Des caisses comme ça, plein le camion, du raisin noir *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Hezh so liw ar boesson war'naoñ, hizh so e(rr)o du !** : Il a l'air d'un poivrot, il est devenu noir ! *(Poullaouen)* ; **Bar(a)-segal meus bet, heñ é duoc'h ha hezh so mad !** : J'ai eu du pain de seigle, il est plus noir et il est bon ! *(Plonee)* ; **Ha surtoud oa gwisket in du ! Ga ur l(o)erou du hag ur saro du vije gati 'ha !** : Et surtout elle était vêtue en noir ! Une paire de bas noirs et un sarrau noir qu'elle portait ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Med gwich-all gozh ar merc'hed vije saro du gante toud, vije ket gwel(et) (ne)me(d) ur saro du petram un tavañjer du, ur jemijetenn ha neuhen ur vrozh du** : Mais dans l'ancien temps les femmes portaient toutes un sarrau noir, on ne voyait qu'un sarrau noir ou un tablier noir, un gilet épais et alors une jupe noire *(Skrigneg)*

- **Ar michou du** : Les mois noirs (novembre & décembre)
- **Bara du** : Pain noir (seigle) ; **Ah ! Debet é bara gwenn gantoñ, bremañ é red daoñ deb bar(a) du !** : Ah ! Il a mangé son pain blanc, il lui faut maintenant manger son pain noir ! *(Plouïe)*
- **Be du e rer** : Être (dans une misère noire / misérable) ; **Du é o rèr !** : Ils sont dans une misère noire ! *(Skrigneg)* ; **Ar reñ-s(e) é du o rèr** : Ils sont dans une misère noire *(Kergloff)* ; **Park hezh é du e rèr** : Son champ est misérable *(Kergloff)* ; **D'ar mar(e)-se oa du mé rèr !** : À cette époque j'étais dans une misère noire ! *(Kergloff)*
- **Du-du** : Tout noir ; **Du-du vis(e) 'n dud !** : Les gens étaient tout noirs ! *(Ponvel)*
- **Du-pod** [***du-pod*** 1867] : Complètement noir (-e) ; **Hezh so du-pod** [dy'po:wd-t] **ga'r boesson** : Il est complètement noir par l'alcool *(Laz)* ; **Du-pod** [dy'po:d-t]**, du (e)vel ar po-fer war an tan** : Complètement noir, noir comme la marmite sur le feu *(Plouïe)*
- **Erc'h-du** : Vent et neige ; **Erc'h-du zo bet damaï** : Tout à l'heure il y avait du vent et de la neige *(Plouïe)*
- **Fall-du** : Très mauvais (-e) / Nul (-le) à chier ; **Chom a ra stag ar plous fall-du** : La très mauvaise paille reste attachée *(Plouïe)*
- **Lard du** : (du) Cambouis (à graisser les roues de charrette) ; **Lard du, lard gross oa-heñw** : Du cambouis, c'était de la graisse grossière *(Laz)* ; **Ar baotred yowank-kozh oa gleet teuñvañ 'nê toud d'o(be)r lard du !** : (hum.) Les vieux garçons, il aurait fallu tous les fondre pour en faire du cambouis ! *(Laz)*
- **Naon-du** : Grande faim / Faim de loup ; **Naon-du meus** : J'ai une faim de loup *(Plouïe)*
- **Powr-du** : Extrêmement pauvre ; **Keit-ha oa powr-du an tad oa tagnous** : Tant qu'il était extrêmement pauvre le père était teigneux *(An Uhelgoat)* ; **Kar neuhe oagn powr memes-tra ! Ar re-he oa powr-du !** : Car alors ils étaient quand-même pauvres ! Ils étaient extrêmement pauvres ! *(Skrigneg)*
- **Re-zu** : Des noirs ; **Ha an dra-he zo un tammig hag a vé lar(e)t Chinatown, ur machin powr pet(r)a ! Kalz Chinoaied hag a bep-sort : Re-zu oa kalz ahe !** : Et ça c'est un petit peu ce qu'on appelle Chinatown, un truc pauvre quoi ! Beaucoup de Chinois et de toute sorte : Là y avait beaucoup de noirs ! *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Skorn-du** : Gelée noire ; **Ha ba mis-c'hwewr oa ha deut ar skorn-du ! Skorned toud ar patates !!** : Et au mois de février vint la gelée noire ! Toutes les patates gelées ! *(Plouïe)*
- **Tach-du** : Grain de beauté ; **Un tarch-du vije lar(e)t amañ hag un tarch-gwin, pa vije un' bras, 'vel lod a vije an hanter deuh o vass du wichou** : Ici on disait un grain de beauté et une tache de vin, lorsque c'était une grande, comme certains qui avaient parfois la moitié de leur visage soir *(Skrigneg)*
- **Yen-du** : Extrêmement froid (-e) / Glacial (-e) ; **Yen-du** [ɟen'dy:] **é maes !** : Il fait extrêmement froid dehors ! *(Lokmarïa)* ; **Oh ! Yin-du é ! Prest é an nen da ridañ ga'r riw !** : Oh ! C'est glacial ! On est prêt à transir de froid ! *(Skrigneg)*

**DUADENN** [dy'ɑ:dən] : [***duadenn*** 1931] n.f. (pl. **-ou** [dya'dɛnu]) ; Noirceur / Nimbus

✗ *cf.* : ***koumoul***

**Duadennou pounner** : De lourds nimbus *(Poullaouen)* ; **An duadenn gue an heol** : Le nimbus cachait le soleil *(Plouïe)*

**DUADUR** [dy'ɑːdər] : [***dùadur*** 1723] n.m. ; Noircissure / Noir (dû à la fumée, au feu...)

**Ha vije düet ma boutou-koat diñ ga duadur deus dan ar pou-fèr deuh an noñs ! Ga ur bross, vije tap(et) ur bann'h-dour ha frotet ar bross deus da rewr ar pou-fèr da züiñ ma boutou diñ d'ond d'ar skol hag ar mo(d)-se oa ket emm siraj** : Et on me noircissait les sabots avec la noircissure de sous la marmite le soir ! Munis d'une brosse, on prenait un peu d'eau et on frottait la brosse au cul de la marmite pour noircir mes sabots pour que j'aille à l'école, ainsi il n'y avait pas besoin de cirage *(Skrigneg)*

**DUDI** ['dyːdi] : [***dudy*** 1718] n.m. (pl. **dudïou** [dy'diju]) ; Délice / Intérêt de

**Un dudi selled deusoute** : Un délice de les regarder *(Poullaouen)*

**DUDÏAÑ** [dy'dijə] : [***dudïa*** 1931] vb. ; Charmer / Intéresser

✗ *syn.* : ***interessañ***

**(E)vid dudïañ an dud** : Pour intéresser les gens *(An Uhelgoat)*

**DU-HE / DU-SE** ['dyhe] ['dyh(ə)] ['dys(ə)] : [***tu-ze, du-ze*** 1732] Chez toi / Là-bas

**Du-he vije ket mo(d)-se ?!** : C'était pas comme ça chez toi ?! *(Skrigneg)* ; **Petra zo erru(et) du-he neuhe ?** : Ah ! Que s'est-il produit chez toi ? *(An Uhelgoat)* ; **Chech war ar vapeur mo(d)-se, an dra-he oa sterd hañ ! Hag ar vapeur oa pounner ! Surtoud an hi(ni) du-he, houm(añ) oa pounner !** : Tirer sur la batteuse à vapeur comme ça, c'était dur hein ! Et la batteuse était lourde ! Surtout celle de chez toi, elle était lourde ! *(Skrigneg)*

- **Ba du-he / Ba du-se** : Chez toi ; **Pe n'ounn ket petra laret ba du-se (aha)naon ?** : Ou je ne sais pas ce que vous dîtes chez vous ? *(Speied)*
- **(Doc'h / Dac'h) a zu-he** [dɔh'zyːʰe] [dah'zyːʰe] **Deus a-zu-se** [dø'zys] : De là-bas ; **Ya, doc'h 'zu-he** : Oui, de là-bas *(Lennon)* ; **Meñ zo deuh alemañ, me(d) heñw zo dac'h a zu-he** : Moi je suis d'ici mais lui il est de chez toi *(Laz)* ; **Hag goude neuhe voa bet houm(añ) d(i)harpet deus 'zu-s', deg pe ugent lon-keseg** : Et alors après il fut dégagé de là (le bateau), dix ou vingt chevaux *(Pleiben)*
- **Dre zu-se** : Par chez toi ; **Dre zu-s' n'eus ket sort-se ? Guinera, nann ?** : Il n'y en a pas des comme ça par chez toi ? Guinéra, non ? *(Plourac'h)*

**DU-HONT / DU-NT** ['dy(h)ən] ['dynt] ['dyɔ̃n] : [***tuhont*** 1699] Là-bas

**Ah ya ! War an dro du-hont** : Ah oui ! Sur le secteur là-bas *(Poullaouen)* ; **Heñ yee tre da veka Laz ti ar gard du-nt dé dap ar pezh oa voien** : Il allait jusqu'à Laz chez le garde là-bas pour prendre ce qu'il pouvait *(Laz)* ; **Oa ket tal-kichenn amañ, an dra-he oa tre du-'nt ba departamant Penn-ar-Bed, pell ahann** : C'était pas à côté d'ici, c'était par là-bas dans le département du Finistère, loin d'ici *(An Uhelgoat)*

- **A zu-hont** [ə'zyɔ̃n] : De là-bas *(Brasparzh)*
- **Deus a zu-nt** [dœs'əzyːn] *(Berrien)* [dœze'zynt] *(Ponvel)* : De là-bas
- **Dre zu-nt** : Par chez (toi/vous) ; **Dre amañ vé laret « glô », dre zu-nt vé laret « glaw » matresse...** : Par ici on dit « glô », par chez vous on dit peut-être « glaw »... *(Plouïe)*
- **Du-mañ ha du-nt** ['dyma'dy.n] : Ici et là ; **Ma zad vije tevejata, deus du-mañ ha du-nt pugur oa ket douar a-walc'h** : Mon père se louait comme journalier, par ici et ailleurs puisqu'il n'y avait pas assez de terre *(Kallag)* ; **Ha ga hemañ 'ha ! N'on ket bet inouet ! Ha pad deg la, houzoh walc'h, m(a) omp bet 'vale-bro, 'wel tud du-m' ha du-'nt** : Et avec lui ma foi ! Je ne me suis pas ennuyée ! Et pendant dix ans, vous savez bien, que nous avons parcouru le pays, vu des gens ici et là *(Skrigneg)*

**DÜIÑ / DÜIAÑ** ['dy-i] ['dy.jə] : [***duaff*** 1499] vb. ; Noircir

**Soubenn-rouset, poahet an ognen hag ar jolotes ba an amann, me(d) oa ket gleet daoñ düiañ !** : De la soupe à l'ognon, les ognons et les échalotes cuits dans le beurre, mais il ne devait pas noircir ! *(Berrien)* ; **Du-m(añ) vije laket ar chidour(e)n war ar lor-zi d'ar c'hi da grignad 'nèi ken vije düet toud ar lor-zi ga'r c'hi à frotañ deus ar chidour(e)n, an dra-he oa gwich-all** : Chez moi on mettait le chaudron sur le sol de la maison pour que le chien le grignote si bien que tout le sol était noirci par le chien qui se frottait au chaudron, ça c'était autrefois *(Skrigneg)*

**DUJUNI** [dy'ʒyːni] : n.m. ; Petit déjeuner (cf. **dijuni**)

**DUKARD** ['dykar(d-t)] : [***dukard*** 1992] n.m. (pl. **-ed** [dy'kardəd-t]) ; Brunet / Homme brun / Mat / **DUKARDES** [dy'kardəz-s] : n.f. (pl. **-ed** [dykar'deːzəd-t]) ; Femme brune

✗ *cf.* : ***brun, rous-du, yell***

- Femme brune ; **Houzh so dukardes** : C'est une brune *(Skrigneg)*
- Homme brun ; **Gast ! Hezh so un dukar' !** : Putain ! Lui c'est un brun ! *(Skrigneg)*

**DU-MAÑ** ['dy.mə] [dym] : [***tu-ma*** 1699] ad. ; Chez moi

**Ba-kichenn du-mañ me oa tapet ur wech 'e** : Je me suis aussi fait avoir à côté de chez moi *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Du-mañ oa ur blavezh oa pemp ebeul bihen ar memes bla** : Il y a eu chez moi une année où il y avait cinq petits poulains la même année *(Skrigneg)* ; **Gwelet meus ha joñjet meus deus ur prosses ha' oa ba'r Pennity, tost du-mañ** : J'ai vu et je me rappelle d'un procès qui se déroulait à Pennity, près de chez moi *(Ponvel)* ; **Neus kim(ed) dond**

**(a)ssames ganen hag me rey boued dèoñ, du-mañ no ket miser 'nèoñ** : Il n'a qu'à venir avec moi et je lui donnerai à manger, chez moi il n'aura donc pas de misère *(Plonee)*

- **Ba du-mañ** : Chez moi ; **Po kime be ba du-mañ (a-)benn nav eur just** : Tu n'auras qu'à être chez moi pour neuf heures pile *(Landelo)* ; **Oa digoueet trous ba du-mañ pegur oamp tost d'an hent** : Et il y eut du bruit chez moi puisqu'on était près de la route *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Me meus ket bet klêt lar(ed) se ba du-m(añ) gwich e-bed !** : Moi je n'ai jamais entendu dire ça chez moi ! *(Plourac'h)* ; **Ma mamm zo marw ba du-mañ, ma mamm-gàer zo marw ba du-mañ (iv)è** : Ma mère est morte chez moi, ma belle-mère est morte chez moi également *(Skrigneg)*
- **Deus (du-mañ / tu-mañ)** : De chez moi ; **Kernabad deus du-mañ ree izhpenn tri gilometr tost ha war-droad !** : Kernabad de chez moi ça faisait plus de trois kilomètres et à pied ! *(Ponvel)* ; **Hezh brene eubeulien, alïes vijent tik ha pé 'h ent deus tu-mañ vijent ket tik kin !** : Il achetait des poulains, ils étaient souvent vicieux et lorsqu'il partait de chez moi ils ne l'étaient plus ! *(Skrigneg)*
- **Deus a-zu-mañ** : De chez moi ; **Med eñ oa pell-mat deus 'zu-mañ** : Mais il était très loin de chez moi *(Skrigneg)*
- **Dre zu-mañ** : Par chez (moi/nous) ; **Dre zu-mañ oa k(et) ar mod** : Ce n'était pas la mode par chez moi *(Skrigneg)* ; **Dre zu-mañ vij(e) ket gwraet** : On ne faisait pas par chez moi *(Skrigneg)* ; **Ha 'biou oa ur c'horn-all ha' vije treujou-kaol, med dre zu-mañ oa ket** : Et à côté il y avait un autre coin où il y avait des clarinettes, mais par chez moi il n'y avait pas *(Skrigneg)*
- **Du-mañ ha du-nt** ['dy.ma'dy:n] : Ici et là ; **Ha ga hemañ 'ha ! N'on ket bet inouet ! Ha pad deg la, houzoh walc'h, m(a) omp bet 'vale-bro, 'wel tud du-m' ha du-'nt** : Et avec lui ma foi ! Je ne me suis pas ennuyée ! Et pendant dix ans, vous savez bien, que nous avons parcouru le pays, vu des gens ici et là *(Skrigneg)*

**DUN** [dy.n] : n.f. (pl. **-ou** ['dy.nu]) ; Dune

**Hag ene neuhe vijent kasset neuhe d'o(be)r maneuvr, da zigentañ bord ar mor ene war un dun mennag hag ene oa dunou-sabl** : Et ils y étaient alors envoyés pour faire des manœuvres, au départ en bord de mer sur une dune quelconque, il y avait des dunes de sable *(An Uhelgoat)* ; **Hag ar chef, ar c'habiten vïe war beg an dun-sabl hag be-vech, ar re-(ho)nt vije *sac au dos* 'hond d'an nec'h hag ar sabr a riske ! Te oar oa ket braw mond d'an nec'h !** : Et le chef, le capitaine était au sommet de la dune de sable et à chaque fois, ils montaient sac au dos et le sable glissait ! Tu sais que c'était pas facile de monter ! *(An Uhelgoat)*

**E / I** [e] [i] : [vx. br. ***i*** ; ***e*** 1499] pron. pers. 3e pers. sing. m. ; Son, sa

**Reud i sac'h** : Les testicules pleins *(Poullaouen)* ; **Ha lare en e soñj** : Et se disait en lui-même *(Landelo)* ; **Pass prim ba e labour** : Pas organisé dans son travail *(Plouïe)* ; **Peb vran gara ih lapous** : Chaque corneille aime son poussin *(Kergrist)* ; **Roet ih lip da hezh !** : Foutez-lui une raclée *(Kergrist)* ; **Disklafet e zowlagad gwenn** : Ses yeux blancs écarquillés *(Poullaouen)* ; **Pugur neus stag(et) i zoworn dreñw i gein** : Puisqu'il s'est attaché les deux mains dans le dos *(Kolloreg)* ; **Med pad tri bla (e)mañ bet i vestres** : Mais pendant trois ans elle fut sa maîtresse *(Kergrist)* ; **Damaïg lako (a)ha(n)on barzh e oetur** : Tout à l'heure il me fera monter dans sa voiture *(Berrien)* ; **Med bep ar mare teu da wel i vamm, a-greis-toud** : De temps à autres il vient voir sa mère, subitement *(Plouïe)* ; **Na bren ket (a) demz da lakad d'i zouar** : Il n'achète pas d'engrais pour mettre sur sa terre *(Skrigneg)* ; **Laket kaoutchou d'i wreg (e)vid tach anê deuh ar raog** : Mit du caoutchouc à sa femme pour les clouer sur l'avant *(Kolloreg)* ; **E lagad, e zowlagad vije war an hini a vije krog barzh ar gordenn** : Son œil, ses yeux étaient sur celui qui tenait la corde *(An Uhelgoat)* ; **Pugur ar roue na laret nije rôet i verc'h hag e zañne deuh ar re a bareche (a)nèi** : Puisque le roi avait dit qu'il aurait donné sa fille et ses biens à celui qui la guérirait *(Berrien)*

**'E / IVE / I'E** : ad. ; Aussi / Également (cf. **ive**)

**E-BED** [(e)'bed-t] (parf. [a'bed-t]) : [***en bet*** XVIe] ad. ; Aucun (-e) / Du tout

- Aucun (-e) ; **Heb grik e-bed** : Sans un mot aucun *(Ar Fouillez)* ; **Be zo tud ha neugn ket tamm ambissïon e-bed** : Il y a des gens qui n'ont aucune ambition *(Plouïe)*
- Du tout ; **Tud oaint ket dilu war ar labour en mod e-bed** : Des gens qui n'étaient pas du tout organisés dans le travail *(Plouïe)*

- **Den e-bed** : Personne ; **Ha na ket gwel(et) den e-be' war i hent** : Et il n'avait vu personne sur son chemin *(Berrien)* ; **Ma, sertenamant ma ket lar(e)t mann e-bed da zeñn e-bed** : Ma, certainement je n'avais rien dit à personne *(Kleden)* ; **Den e-bed na bet gwelet dre be-lec'h oa bet partïet an den kuit** : Personne n'avait vu par où l'homme s'était enfui. *(An Uhelgoat)* ; **Hounn(ezh) noa ket laret nintra e-bed da zen e-bed 'e lar noa gwelet Kroc'henig 'h ober an dra-he** : Elle ne dit rien à personne qu'elle avait vu Kroc'henig faire ça *(Plonee)*
- **Den e-bed** : ad. ; (*qqn.* d') Insignifiant / (*qqn.*) Sans intérêt, ne valant rien ; **Hemañ zo den e-bed !** : Il est insignifiant ! *(Plouïe)*
- **Gwech e-bed** : Jamais ; **Nann, gwech e-bed** : Non, jamais *(Plouïe)* ; **Né ket tro-walc'h gwech e-bed** : Il n'a jamais assez *(Plouïe)* ; **Vïe ket deut d'ar gêr gwech e-bed** : Il ne revint jamais à la maison *(Plonee)* ; **Ahe n'oc'h ket bet gwech e-bed (aha)noh ?** : Tu n'as jamais été là ? *(Laz)* ; **Amañ n'eus ket bet traou ar mod-se gwech e-bed** : Il n'y a jamais eu de choses comme ça ici *(Berrien)* ; **Meus ket-me gwelet chetañ hini e-bed maes gwech e-bed** : Moi je n'en ai jamais vu aucun se faire jeter dehors *(Plouïe)* ; **Med an heñi-all na ket laret an dra-he din gwech e-bed...** : Mais l'autre ne m'avait jamais dit ça *(Plouïe)* ; **Me meus ket bet prene(t) mouejou gwech e-bed, ramp kemed derc'hel ur his** : Je n'ai jamais acheté de voix, nous ne faisons que perpétuer une coutume *(Kalaner)* ; **Of ya 'ha ! Avionou... Oh mi n'in ket gwech e-bed ba ur machen mod-se...** : Of oui ma foi ! Des avions... Oh jamais je n'irai dans une machine comme ça... *(Skrigneg)*

- **Gwech ha gwech e-bed !** : Jamais ô grand jamais ; **Med, gwech ha gwech e-bed, vije laret din-me « aseal » da zibiñ un tamm** : Mais jamais ô grand jamais on ne m'a dit de m'asseoir pour manger un peu *(An Uhelgoat)*
- **Mann e-bed** : Rien du tout / Quoi que ce soit ; **Ase ouïon ket mann e-bed !** : Là je ne sais rien du tout ! *(Ponvel)* ; **Oa mann e-bed d'o(be)r !** : Il n'y avait rien à faire ! *(Poullaouen)* ; **Ar re-gozh gomprenent mann e-bed** : Les anciens ne comprenaient rien du tout *(Berrien)* ; **Aboe meus ket saout na mann e-bed** : Depuis je n'ai ni vache ni quoi que ce soit *(Plouïe)* ; **Me lar dit la peus mann e-bed d'ober** : Je peux vous dire que vous n'avez rien à faire *(An Uhelgoat)* ; **Med mann e-bed ma dad ! An traou zo mad toud !** : Mais rien mon père ! Tout va bien ! *(Sant-Hern)* ; **Pad ar bresel oa ket bal, oa mann e-bed kin** : Il n'y avait pas de bal pendant la guerre, il n'y avait plus rien *(Plourac'h)* ; **Hezh so e'o re gozh, n'é ket kap d'o(be)r mann e-bed** : Il est devenu trop vieux, il n'est plus capable de rien faire *(Karais)* ; **Neuhe petra rin bremañ neuhe ?! Mann e-bed (ne)med hadkomañs** : Qu'est-ce que je vais faire alors moi maintenant ? Rien si ce n'est recommencer *(Landelo)*
- **Nintra e-bed** : Rien du tout ; **Me ma nintra 'bed** : Je n'avais rien du tout *(Plouïe)* ; **Heñ na vank nintra e-bed daoñ** : Il ne manque de rien *(Plouïe)* ; **Heñw na tamm keuneud e-bed ba e barkeier, na nitra e-bed** : Il n'avait pas de branchages dans ses champs, il n'avait rien du tout *(Plonee)* ; **Set(u) ba'r feurm vise da-houde na vê nintra e-bed da roiñ d'ar loned da zibiñ** : Donc ensuite dans la ferme il n'y avait rien du tout à donner à manger aux animaux *(Plouïe)* ; **Neu'n ar bern plous oa mad oa, na ket bet nitra e-bed (a)nèoñ pugur oa gallet soliañ (a)nèoñ** : Alors le tas de paille était bien, il n'avait rien eu du tout puisqu'on avait pu le consolider *(Speied)*
- **Pass be pas e-bed** : Ne pas être long / Ne pas tarder ; **Vein ket pas e-bed** : Je ne serai pas long *(Plouïe)*
- **Pass klêo takenn e-bed** : Ne rien entendre du tout ; **Amañ vé ket klêt takenn e-bed** : Ici on n'entend rien du tout *(Lokmarïa)*
- **Sort e-bed** ['sɔ:rdebed-t] **/ Seurt e-bed** ['sœ:rdebed-t] : Rien (du tout) ; **Amañ vé klêt sort e-bed** : On n'entend rien ici *(Lokmarïa)* ; **Ha mod-all n'eus sort e-bed !** : Et autrement il n'y a rien du tout ! *(Skrigneg)* ; **Oh nann ne glean sort e-bed otro-person** : Oh non je n'entends rien monsieur le recteur *(Lokmarïa)* ; **Oh sort e-bed meus ket naon !** : Oh rien du tout je n'ai pas faim *(Berrien)* ; **Na sort e-bed : Na da dommañ, na da evañ, na da zibiñ** : Il n'avait rien, ni pour se chauffer, ni à boire ni à manger *(Skrigneg)* ; **Hag a oa sort e-béd ba'n ti ahe, nime(d) un daol ha' oa ba'r c'horn ahe** : Et il n'y avait absolument rien dans la maison là, seulement une table qui se trouvait là dans le coin *(Plouïe)*
- **Tamm e-bed** : Pas du tout ; **Ra ket labour fin tamm e-bed** : Il ne fait pas du tout du travail soigné *(Plouïe)* ; **Ha goulskoude vé ket tamm e-bed gwelloc'h (e)vid ar re-all** : Il n'est pourtant pas du tout meilleur que les autres *(Plouïe)* ; **Sañset oa ket droad da iviñ, oa ket droad da gaoud gwin d'ar mare-te tamm e-bed** : Censément on n'avait le droit de boire, on n'avait pas le droit d'avoir de vin du tout à cette époque-là *(Ar C'hastell-Ne)* ; **(A-)benn ar fin oa strinket toud ar youd maes deuh ar chidour(e)n, oa chom(et) tamm e-bed barzh** : Finalement toute la bouillie avait giclé hors du chaudron, rien n'était resté à l'intérieur *(Plonee)* ; **Pugur bremañ oar ke(t) (a)n dud tamm e-bed war-añwes e-lec'h neu'n ar prijou chañchent ket kalz neu'n !** : Car maintenant les gens ne savent rien à l'avance alors que les prix ne changeaient pas beaucoup alors ! *(Sant-Wazheg)*

**ECHU / ECHOU** ['ɛʃy] ['ɛʃu] : [***achiff*** 1499 ; ***achiu*** 1623] ad. ; Achevé (-e) / Fichu (-e) / Fini (-e) / Terminé (-e)

✗ *syn.* : *(achevé)* ***rahet*** *(fichu)* ***paked-fall*** *(fini)* ***efin, fin*** *(terminé)* ***disoc'h, fin***

◆ Achevé (-e) ; **Fei ! Ar prosses n'é ket bet echou gwech e-bed** : Ma foi, le procès ne fut jamais achevé *(Landelo)*

◆ Fichu (-e) ; **Tud ha' 'n-om lak da voessoniñ zo echou** : Les gens qui se mettre à boissonner sont fichus *(Poullaouen)* ; **Ha ma vije bet an tan ba'n hangariou ha ba'n tïer, neñ oa echu-toud d'ar gêr, pé bet roastet toud an traou** : Et si le feu avait pris dans le hangar et les maisons, là c'était complètement fichu pour la maison, quand tout a été cramé *(Plouïe)*

◆ Fini (-e) ; **Echu meus ma labour** : J'ai fini mon travail *(Skrigneg)* ; **Ha reen ken vïe echu** : Et je faisais jusqu'à ce que ce soit fini *(Plouïe)* ; **Hag setou oa echou (e)vid hemañ !** : Et donc c'en fut fini de lui ! *(Landelo)* ; **Echou é daoñ ma res ar betiss** : C'en est fini de lui si tu fais cette bêtise *(Poullaouen)* ; **Sarr an nor war'naoñ ha dao ! Echu an traou** : Fermer la porte derrière lui et pan ! C'est fini *(Landelo)* ; **Goude meus echu ma skoul ene da bemzeg la** : Ensuite j'y ai fini ma scolarité à quinze ans *(Kalaner)* ; **Ha heñ 'n-heñi nïe 'naoñ deuh an abard'hê pé vije echu ar skol, heñ oa puniss(et) !** : Et celui qu'il l'avait en fin de journée lorsque l'école était finie était puni ! *(Poullaouen)* ; **Na ket echu da gontañ dèi ar pezh a na klêet, houm(añ) oa déjà à kontañ ar pezh a na ket klêet !** : Elle n'avait pas fini de lui raconter ce qu'elle avait entendu qu'elle était déjà à raconter ce qu'elle n'avait pas entendu ! *(Skrigneg)* ; **Med bremañ é echu ar jeu ! Añfin echu n'é ket, kar an overenn vez 'taw, med ramp ket pardon e-bed kin** : Mais maintenant c'est fini ! Enfin ce n'est pas fini, car il y a toujours la messe, mais nous ne faisons plus de pardon *(Skrigneg)* ; **Ar paotr so ahe (a)taw, med mod-all ar barraj da-houde, nin ouïe nintra (e-)bed neuhe, pe oa echou oa echou !** : Le garçon est toujours là, mais sinon ensuite le barrage, nous ne savions rien alors, quand ce fut fini ce fut fini ! *(Brennilis)*

◆ Terminé (-e) ; **Echu ar bresel bremañ** : La guerre est maintenant terminée *(Plouïe)* ; **(A-)benn nïe echou ga'n orz chete (a)nèi** : Dès qu'il avait terminé d'utiliser la masse, il la jetait *(Landelo)* ; **Med oa ket echu ar spontadennou c'hoazh !** : Mais ce n'en était pas encore terminé des frayeurs ! *(An Uhelgoat)* ; **A-benn ar fin oa deut da lared demp la oa echu** : On est finalement venu nous dire que c'était terminé *(Plouïe)* ; **Oh ! Am(añ) é echou... Koulz é din destum ma c'hontell !** : Oh ! Ici c'est terminé... Vaut autant que je ramasse mon couteau ! *(Skrigneg)*

- **Echou an abadenn** : La séance est levée *(Poullaouen)*
- **Echu a-walc'h da *ub.*** : C'en est bien fini de *qqn.* ; **Echu walc'h din ! Ken skuizh (e)veld a oan** : C'en était bien fini de moi ! J'étais tellement fatigué *(Berrien)*
- **Echu pardon Bolazeg !** : J'ai fini ! (m.-à-m. fini le pardon de Bolazec, se dit quand on a fini de manger par ex.) ; **Echu pardon Bolazeg** : J'ai fini ! *(Karnod)*

**ECHU / ECHOU** ['ɛʃy] ['ɛʃu] : [***æchu*** 1732] n.m. ; Fin / Dénouement

✗ *syn.* : ***disoc'h, fin, finfesson***

**Oh bah-bah ! Amañ n'eus echou (e-)bed !** : Oh pff ! Ici il n'y a aucune fin ! *(Skrigneg)*

**ECHÜIÑ / ACHÜIÑ** [e'ʃy(:)ə] [a'ʃy(:)i] : [***achuiaff*** 1499 ; ***echui*** 1718] vb. ; Finir / Expirer (bail)

✗ *syn.* : ***rahañ*** ; & *cf.* : ***peur-***

◆ Finir ; **E(rr)i é poent echüiñ ar labour** : Il est temps de finir le travail *(Skrigneg)* ; **Ya, poent é echüiñ an ti, ya** : Oui, il est temps de finir la maison *(Skrigneg)* ; **Ah ! N'é ket echü' ar jerdin c'hoazh amañ** : Ah ! Ici le jardin n'est pas encore fini *(Laz)* ; **'Benn (ar) fin é deut ur bombocher ha ar mod-se neus echüet...** : Pour finir c'est devenu un ivrogne et c'est comme ça qu'il a fini... *(Plouïe)* ; **Hag a vije echüet dalc'h-mad ga un tamm plous war ar gourre** : Et on finissait toujours avec un peu de paille sur le dessus *(Skrigneg)* ; **Med ma n'é ket echou peus kime echüiñ ! Nin 'h ay en-dro war-lerc'h !** : Mais si ce n'est pas fini vous n'avez qu'à finir ! Nous retournerons ensuite ! *(Landelo)* ; **(A-)benn an abard'hê echüi abretoc'h ha me ràey ugent liur doc'h** : En fin d'après-midi tu finiras plus tôt et je te donnerai vingt francs *(Sant-Hern)* ; **(A-)bénn ur c'hrogad goud(e)-se, (a-)bénn voa ket echüet mad ar voutik** : Une bonne période après ça, avant que tout le bordel ne soit terminé *(Plonee)* ; **'Vi(d) echüiñ, un tamm taol bihen war an tu-ell, war 'n tu-dindan papred !** : Pour finir, un petit coup sur l'autre côté, toujours sur le dessous ! *(Kleden)* ; **(E)moc'h ket boaset da sortïal d'an eur-te (a)han(o)h pé ket echü' ho tevezh c'hoazh ahan(o)h** : Ce n'est pas dans ton habitude de sortir à cette heure-là tu n'as pas encore fini ta journée *(Sant-Hern)* ; **Ha da-houde vé red dê chech-chech d'ar vrabañ a-dreñw (a)darre (a-)benn echüiñ (a)naoñ** : Et ensuite il leur faut tirer et trier encore le brabant en arrière pour le terminer *(Plouïe)* ; **Hag an heñi a drôe un devezh-arad d'e zevezh ha beñ a renke komañs a-bred hañ hag achüiñ divêd !** : Et celui qui labourait un demi-hectare dans sa journée ah ben il devait commencer tôt hein et finir tard ! *(Berrien)* ; **Sur ! Traou mad ar mo(d)-se vegn ket chet(et) d'ar chach anê ! Neu'n 'h añw d'aseo ha 'h añw d'echüiñ (a)nê** : Sûrement ! Des bonnes choses comme ça ne sont pas jetées aux chiens ! Alors je vais m'asseoir et je vais les finir *(Kleden)*

➢ **Echüet e ferm gantoñ** : Son bail a expiré ; **Ar chañchamant gouel-Mikêl zo, echüet é e ferm gantoñ sete oè daw dèoñ klask lec'h-all** : C'est le changement de la Saint-Michel, son bail a expiré il lui fallait donc chercher ailleurs *(Sant-Wazheg)*

**EC'HWEDER / ALC'HWEDER / C'HWIDIRIG** [ɛr'hwe:dər] [al'hwe:dər] [hwi'di:rig-k] : [***ehuedez*** 1499 ; ***alc'hüeder*** 1732] n.m. ; Alouette

**Sevel (a-)bik d'an nec'h 'vel ar c'hwidirig** : Monter à la verticale comme l'alouette *(Poullaouen)*

**ED / ID** [e:d-t] [i:d-t] : [***et*** 1464 ; ***yd*** XVI[e]] coll. ; Céréales / Blé

✗ *m. dér.* : ***edenn*** ; *m. comp.* : ***e-tu*** ; *syn.* : ***gwinizh***

**Dorn(añ) id** : Battre le blé *(Lannedern)* ; **An ed so dare** : Le blé est mûr *(Karnod)* ; **Mil-aw an ed** : Le blé est plus que mûr *(Poullaouen)* ; **Alïes vije mesket an ed ga'r bal** : On mélangeait souvent le blé à la pelle *(Plouïe)* ; **Bremañ lakent ed ha vé ket hir** : Maintenant ils mettent du blé pas bien long *(Berrien)* ; **N'eus ket voien dispak an ed, nann** : On ne peut pas étaler le blé, non *(Plouïe)* ; **Hemañ é an hadéres da had(añ) ed** : C'est le semoir à blé *(Berrien)* ; **'Benn voar gal(a)-goañw vis(e) hadet 'n ed** : On semait le blé avant la foire de la Toussaint *(Kareis)* ; **Ah ! Gourveet é 'n ed, gourveet eint, ya** : Ah ! Le blé est couché, il est couché, oui *(Berrien)* ; **Ma oa deuh an douar an ed a ziwane, dowbleged oa** : Si le blé était au sol il germait, il était courbé *(Berrien)* ; **Ar re-m(añ) vije rôet ur bodesad-ed dê pe diw !** : On leur donnait un ou deux bassines de blé ! *(Skrigneg)* ; **Ba'r feurmou brassoc'h un tamm vise gwerzhet tammou ed 'e** : Dans les fermes un peu plus grandes on vendait aussi un peu de céréales *(Plouïe)* ; **Malañ ed, gwinizh, kerc'h ha toud ar pezh vise emm** : Moudre des céréales, du blé, de l'avoine et tout ce qui était nécessaire *(Berrien)* ; **Gwech-all vise laket an ed ba'r solier ba'r gambr** : Autrefois on mettait le blé à l'étage dans la chambre *(Plouïe)* ; **D'ar mar(e)-t(e) vis(e) had(et) an ed ga'n dorn !** : À cette époque-là on semait le blé à la main ! *(Karais)* ; **Ha' vïe troc'het an ed, (a-)wichou jome ar skoud war-lerc'h** : Et on coupait le blé, des fois les tiges restaient derrières *(Plouïe)* ; **Ba'r wrac'hell, war bern id blam dê da soutaad**, **da veleiniñ** : Dans la meule, sur le tas de blé pour qu'elles s'assouplissent, pour qu'elles mûrissent *(Pleiben)* ; **Du-m(añ) an ed n'eint ket uhelloc'h 'vid an dra-he !** : Chez moi le blé n'est pas plus haut que ça ! *(Skrigneg)* ; **War-lerc'h an ed vïent kass(e)t da frot(añ) o musellou deus ar sowl 'e** : Après les blés on les envoyait aussi frotter leur museau à du chaume *(Karais)* ; **Da gestal un tamm bara, un tamm bleud, da gestal amann ha ed memes !** : Pour quêter un bout de pain, un peu de farine, pour quêter du beurre et même du blé ! *(Skrigneg)* ; **Ha trôellet a vije ba-tro an ed 'è ga ur gordenn, an hi(ni) vije (a-)nev' alet** : On la menait aussi paître au bout d'une corde autour du blé, celle qui était nouvellement vêlée *(Skrigneg)* ; **Med war-lerc'h pén oar komañset d'o(be)r ga'n id ha ga'n traou-te eh beñ ar prich chañche beb pla** : Mais par la suite lorsqu'on commença à utiliser le blé et ces choses-là eh bien le prix changeait chaque année *(Sant-Wazheg)* ; **Ah ! Med ar blantenn oa ar gwashañ-toud ba-tousk an ed, ba'n douar skañw amañ hi-mañ é an alc'hweenn** : Ah ! Mais la plante qui était la meilleure de toutes parmi le blé, dans la terre légère ici-même c'est la ravenelle *(Plouïe)* ; **War-lerc'h oa kresket an douar, sete ar mod-se oa mïoc'h ed hag mé dad na choñjet prenañ ur lïeus** : Ensuite on a augmenté la surface de terre, ainsi donc il y avait plus de blé et mon père se décida à acheter une lieuse *(Kergloff)* ; **Ya gwech-all, med neuhe vije ur c'harr sañset gantoñ d'o(be)r e dro ha d'ar mare-se vije kestet id !** : Oui autrefois, mais il était alors censé avoir une charrette pour faire son tour et à cette époque on quêtait des céréales ! *(Lennon)* ; **Pé vise bennïet ar beus 'è deiezh ar sul-bleuñiou, beb a damm beus ba'r parkeier-ed ha pis(e) ed braw** : Lorsqu'on bénissait le buis le jour du dimanche des rameaux, du buis dans chaque champ de blé et tu avais du beau blé *(Kleden)* ; **Deiezh ar sul-bleuniou, lakad bep a damm bod-beus ba'r parkeier-ed ha oa sur dé gaoud ed braw, ed gwelloc'h** : Le jour du dimanche des rameaux, mettre des rameaux de buis dans chaque champ de blé et c'était sûr d'avoir du beau blé, du meilleur blé *(Kleden)* ; **Me oa daw 'h o(be)r karradou-ed c'hoazh, 'vel vïe gwraet gwech-all, meus ket ankoueet 'h o(be)r**

**'nê (aha)non !** : Je devais encore faire des charretées, comme on faisait autrefois, je n'ai pas oublié (comment) les faire ! *(Speied)* ; **Na be-vech pé vije laket ed ba'r re-he, pe vije deut a-benn vije deut mis-even ahe pe ar mod-se teue toud an alc'hweenn war-horr(e) ha tro-dro an eost barzh ar park** : Chaque fois lorsque l'on mettait du blé dans ceux-là, lorsqu'il venait avant le mois de juin à peu près toute la ravenelle venait en surface et autour de la moisson dans le champ *(Plouïe)* ; **Set' an dra-m(añ) zigouee ba'r mareou-hont da 'r bla pé vis(e) had(et) an ed ha pé visemp é timinüiñ ar labour mod-all sè !** : Ça arrivait donc dans ces périodes-ci de l'année lorsqu'on semait les céréales et donc qu'on diminuait le travail autrement ! *(Speied)* ; **Ba'r feurm oa eizh beuc'h-laezh, pider gaseg, pe(va)r be-moc'h hag un toullad loueou, un toull(a)d koelïou, un tamm bihen ed** : Il y avait dans la ferme huit vaches laitières, quatre juments, quatre cochons, quelques veaux, quelques taureaux, un petit peu de blé *(Lokarn)* ; **Ar plac'h renke taped un tamm partoud heñ ! Koulz tenn(añ) patat(e)s, pe 'h eren ed, petram 'vid cherrañ ed vïe daw dê mond war ar voudenn dé dostaad (a)nê** : La femme devait presque tout faire hein ! Autant tirer les patates, ou lier le blé, autrement pour ramasser le blé il fallait qu'elles aillent sur le gerbier pour les rapprocher *(Kleden)* ; **Oh ! Lod memes vise divé 'hadañ memes, med ar re-s(e) ziwanè toud heñ ! Ar re-s(e) ziwanè mad, ar re-h(e) vïent ket blesset tamm (e-)bed 'nê-gn, 'n ed 'è hag ar wentéres 'è, an dra-s(e) ree ket dê-gn tor e-bed dê** : Oh ! Certains, même, étaient tard pour semer, mais ils germaient tous hein ! Ils germaient bien, ils n'étaient pas blessés du tout, le blé non-plus et le tarare également, ça ne leur faisait aucun tort *(Kareis)*

- **Horzenn-ed** : Gerbe de blé ; **An horzennou-ed** : Les gerbes de blé *(Poullaouen)* ;
- **Penn-ed** : Épi de blé ; **Pé vije plantet tri benn-ed barzh vije red tenn un' maes petram a vouge** : Lorsqu'on y enfonçait trois épis de blé il fallait en enlever un ou bien elle s'étouffait *(An Uhelgoat)*
- **Troc'héres-ed** : Faucheuse de blé ; **Goude-se oa deut ur mikanik da droc'hañ ed ya, un droc'héres-ed** : Ensuite est apparue une machine à couper le blé oui, une faucheuse de blé *(Berrien)*

**E-TU** [e'ty:] : [***éd-dû*** 1850 ; ***étu, itu*** 1931] coll. ; Blé noir / Sarrasin

✗ *syn.* : ***gwinizh-tu*** ; & *cf.* : ***ed***

**Un dister bihen e-tu m(e)nneg** : Un tout petit quelque peu de sarrasin *(Laz)* ; **Na hreune ket an e-tu er blavechou ma vise kalz luc'hed, rag suilhañ ree o bleuñ gante** : Les années où il y avait beaucoup d'éclairs le sarrasin ne montait pas en graine, car ses fleurs roussissaient *(Brasparzh)* ; **Meus choñj c'hoazh 'è deus ar c'hoar vihen oa gan(et) pemzete war-lerc'h ha 'n deiezh a-raog oar 'torn(añ) e-tu am(añ) 'è** : De plus je me rappelle également de la petite sœur qui naquit quinze jours après et la journée d'avant, on battait le sarrasin ici aussi *(Laz)*

**E-DEFOT** [defod-t] : [***e deffaut*** 1659] prép. ; Faute de

✗ *syn.* : ***a-zefot***

**Cherret 'defot labour** : Fermé faute de travail *(Poullaouen)*

**EDENN / IDENN** [e:dən] [i:dən] : [***edenn*** 1738] n.f. (pl. **-ou** [e'dɛnu]) ; Graine de céréales

✗ *cf.* : ***ed***

**EFASSIÑ** [e'fasi] : [***effaçi*** 1622] vb. ; Effacer

**Oh ! Bremañ ga'n dour binniget neus tapet 'naoñ war'naoñ lar é kasimant-sur é efasset toud an hanoiou** : Oh ! Maintenant avec l'eau bénite qu'il s'est pris sur lui, tous les noms sont très certainement effacés *(An Uhelgoat)* ; **Daon ! Pet(r)a larche ? Vorz pe-naos oa ket 'vid lared mann e-bed, houzoh walc'h, pedur an dra-he vé ket efasset !** : Diantre ! Qu'aurait-elle dit ? De toute façon elle ne pouvait rien dire, vous savez bien, puisque ça ne s'efface pas ! *(Skrigneg)*

**EFED** ['efəd-t] : [***effet*** 1530] n.m. (pl. **efejou** [e'fe:ʒu]) ; Effet

**'Benn 'berr weli an efed** : Ce soir tu verras l'effet *(Plouïe)* ; **Med ma vé laket re greñw, neuhe a lah ar yeot ! Neuhe a ra un efed-all mod-all** : Mais si on le rend trop fort, alors il tue l'herbe ! Ça fait alors sinon un autre effet *(Skrigneg)* ; **Un efed ra, ur spont (e)vel zo gwraet doc'h damaït pé oas aet skôet war an nor ba dreñw ahe** : Ça fait un effet, une frayeur comme on vous a fait tout à l'heure lorsque tu frappas à la porte derrière là *(Kolloreg)* ; **'Vi(d) ar wenanenn ! Me(d) an dra-he, 'n efed mad a oa ha ïoul a oa, me(d) oa ket koñsideret lousou oa** : Pour la verrue ! Mais ça, ça avait un bon effet et c'était de l'huile, mais ce n'était pas considéré comme médicament *(Skrigneg)*

- **En efed** : En effet ; **Un', 'n efed, oa sañset d'ond d'o(be)r an dra heñ !** : Une personne, en effet, était censée venir le faire hein ! *(Sant-Wazheg)*

**EFER / ERFER / ÊR** ['ɛ(r)fər] : n.f. ; Affaire / Besoin (cf. **afer**)

**E-FESSON** [(e)'fɛsən] : [***e-fesson*** 1992] ad. ; Apparemment

**Person Plonee, 'fesson un dèn onest** : Le recteur de Plonévez-du-Faou, apparemment une personne honnête *(Landelo)*

**EFIN** ['efin] : ad. ; Fini (-e)

✗ *syn.* : ***echu, fin***

**Du-mañ oa ur veunteun lem a vij(e) ar saout à hond da evañ dour ha pa nijent efin da evañ dour reent ur sklissadenn goude 'e ba'r veunteun wichou 'n-ur hond-kuit !** : Chez moi il y avait une fontaine où les vaches

allaient s'abreuver et lorsqu'elles avaient fini de s'abreuver, après elles faisaient aussi parfois un jet de chiasse dans la fontaine en partant ! *(Skrigneg)*

**EGILE / IGILE** [e'gi:le] [i'gi:l(e/i)] : [***i kiled*** 1081-1114 ; ***heguile*** 1499] pronom ind. m. / adv. ; L'autre (au masculin)

✗ *cf.* : ***eil*** & *(l'autre (au féminin))* ***heben***

**Hag oa egile ba'r sac'h ?** : Et l'autre était dans le sac ? *(Skrigneg)* ; **Koulz an eil tu hag egile** : Autant un côté que l'autre *(Plouïe)* ; **An eil vij(e) 'neantelliñ igile** : Ils se cassaient l'un l'autre *(Skrigneg)* ; **Red é domp stag an eil d'egile** : Il nous faut les attacher l'un l'autre *(Plouïe)* ; **Igile na houlle ket mond gati, sete neus ka(v)et ur ginoweg kara d'o(be)r ur golo-pod** : L'autre ne voulait se mettre avec elle, elle a donc trouvé un imbécile, n'est-ce pas, pour faire le père nourricier *(Skrigneg)*

- **An dra-he a dap an eil deus egile** : C'est quelque chose de contagieux ; **Ya ! Beñ ya, med pa tàe ba ur familh, an dra-he a dape an eil deus egile** : Oui ! Ben oui, mais lorsque ça venait dans une famille, c'était quelque chose de contagieux *(Ponvel)*
- **An eil ba egile** : L'un dans l'autre (sens propre) ; **Ar reñ-s(e) vis(e) lak(et) an eil ba egile ha vis(e) en-dro ha vise lak(et) ar reionou neu'n ba un' beb ar mar(e)** : On les mettait l'un dans l'autre et ils étaient autours, puis on mettait alors les rayons dans un de temps en temps *(Kareis)*
- **An eil ba-ti egile** : L'un chez l'autre ; **Ba b(e)-lec'h oan bet 'labour(a)d a ga(v)èn la oa normal, me(d) nign a vise an eil ba-ti igili ke(n)tac'h, ba kêr pet(r)a !** : Là où j'avais travaillé, je trouvais que c'était normal, mais nous étions plutôt l'un chez l'autre, au village quoi ! *(Sant-Wazheg)*
- **An eil deus egile** : L'un de l'autre
- **An eil dreist egile** : L'un par-dessus l'autre ; **Ruilhal a reemp 'n eil dreist egile** : Nous roulions l'un par-dessus l'autre *(Poullaouen)*
- **An eil pas a-raog igile** : Un pas après l'autre *(Skrigneg)*
- **Egile-all** [gil'al] : L'autre (masc. après une 1ère et 2e personne) ; **Med d'egil'-all voa laket dèoñ (e)n-treus** : Mais au second autre il lui mit de travers *(Plonee)* ; **Oh ! Lar egil'-all, memes hini en-dro (a)darre** : Oh ! Dit le second autre, de nouveau le même ! *(Plonee)* ; **Med egil'-all oa deut riw daoñ neuhe, pudur a laron dec'h oa ar gooñw oa ha oa aet an hir-rew ba i zoworn** : Mais l'autre commençait alors à avoir froid, puisque je vous dis que c'était l'hiver, qu'il était parti et qu'il avait l'onglée aux mains *(Skrigneg)*
- **Ha an eil hag egile** : Et vice-versa
- **Neb tu d'egile** : Sens dessus dessous ; **Ahe oa hent gar Sant-Hern, toud ar machinou delc'het ga'r Boched neb tu d'egile** : Il y avait là la gare de Saint-Hernin, toutes les machines gardées par les Boches sens dessus dessous *(Kleden)*

**EGINAÑ / HIGINAÑ** [(h)e'gi:nə] [(h)i'gi:nə] : [***eghina*** 1716] vb. ; Germer

✗ *syn.* : ***boutañ, diwan, kellidiñ***

**Ha go(ude)-se oa troc'het-heñw, pé oa deut ar mar(e) 'è ha deut ar glaw ba mis-eost ha higin' ar boudennou toud ! Oa daw distag(añ) 'nê** : Et ensuite il fut coupé, lorsque l'époque est arrivée et la pluie arriva au mois d'août, toutes les meules étaient germées ! Il fallait les détacher *(Speied)*

**EGINANE / HEGINANE** [(h)egi'nɑ̃:ne] : [celt. ***o ghel an heu*** ; ***eginane*** 1908] n.m. ; « Au gui l'an neuf » (quête des mendiants du nouvel an)

**Mond da gestal ! Heginane zo mond da houll boued ba'h an tïer** : Aller quêter ! « Au gui l'an neuf » c'est aller demander de la nourriture dans les maisons *(Skrigneg)*

**EGINANIÑ / HEGINANIÑ** [(h)egi'nɑ̃:ni] : vb. ; Faire la quête du nouvel an (quête des mendiants du nouvel an)

**E(rr)i é ar re-mañ da heginaniñ amañ gi-mañ !** : Ils sont arrivés pour faire la quête du nouvel an ici ! *(Skrigneg)*

**E-GIS / E-GIJ** [gi:z] [gi:ʒ] : [***eguis*** 1659] prép. & conj. ; Comme / De la même manière que / En guise de / Vu que

✗ *syn.* : ***evel, mod***

◆ Comme ; **Ma ! Me(d) me oa 'labour(a)d 'gis ba'r *privé* pet(r)a !** : Eh bien ! Mais moi je travaillais comme dans le privé quoi ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Sè (e)n-im wel ke(t) (a)n dud, (e)n-im gaosev ke(t) (a)n dud gis gwech-all** : Donc les gens ne se voient plus, les gens ne se parlent plus comme autrefois *(Sant-Wazheg)* ; **Ur veuc'h pe ziw oa ganto, un dañvad ha un neubeud yér, un neubeud lapined, gis oa gwech-all** : Ils possédaient une ou deux vaches, un mouton et quelques poules, quelques lapins, comme y avait autrefois *(Ar Fouillez)* ; **Ha gou(de)-se, gis oar 'lar(e)d, un tamm bod-traou ah(e) his-s(e), ma veh gwel(et) troc'h ur bod oa da 'r re-h(e) war ho fri ha dazhtu 'ha !** : Et ensuite, comme on disait, un petit rameau là comme ça, si vous être vu coupant un rameau, ma foi ils vous tombaient tout de suite sur le coin de la gueule ! *(Laz)*

◆ En guise de ; **Da-houde, gis benediksïon vije laket an tan ba'naoñ ga petrol** : Par la suite, en guise de bénédiction on y mettait le feu avec du pétrole *(An Uhelgoat)*

◆ Vu que ; **Ma peus c'hoant gis ma voc'h kontant 'h amp da zimiiñ** : Si tu veux vu que tu es d'accord nous allons nous marier *(Sant-Hern)* ; **Gis a ouïon ket pe-seurt mod vé gwraet da nos kentañ an eured** : Vu que je ne sais pas comment on fait pour la nuit de noce *(Sant-Hern)* ; **Gis oa-hi torriñ koat ene d'ober tan hag neus laret din mond ba'n ti ha neus diskouêt din (e)vid deg liur** : Vu qu'elle y cassait du bois pour faire du feu elle m'a dit d'aller dans la maison et elle m'a montré pour dix francs *(Sant-Hern)*

- **Ahe gis-se** ['ahe'hise] **/ Ahe his-se** ['ahe'gise] : Là comme ça ; **Ya da filtrañ ahe his-se** : Oui pour filtrer là comme ça *(Ponvel)* ; **Fass din ba'r penn-se ahe his-se** : En face de moi dans ce bout-là là comme ça *(Ar C'hastell-*

*Ne)* ; **Med diwoul, kar ahe gis-se é torret dindan** : Mais attention car là c'est cassé en dessous *(Berrien)* ; **Ha pigur ahe gis-se oa ur prij (e)vi(d) ar ferm** : Et puisque là comme ça il y avait un prix pour la ferme *(Sant-Wazheg)* ; **Te peus kime roiñ un tamm gwinizh heus ahe gis-se...** : Tu n'as qu'à me donner un peu de blé que tu as là comme ça... *(An Uhelgoat)* ; **Hezh oa chom kichenn ahe his-se a-raog** : Il habitait auparavant à proximité de là *(Plouïe)* ; **Ma hechen ba'h an ilis ahe hi-se, daoust hag-añw a teufe i(v)e ?** : Si j'allais dans l'église là comme ça, est-ce qu'elle me suivrait aussi ? *(Berrien)* ; **Deuh ar c'hwiled-du ? Deuh ar re-he vé ka(v)et tro-walc'h é haloup ahe his-se !** : Des cafards ? On en trouve assez là qui grouillent là comme ça ! *(Plouïe)*

- **Ahont ar his-hont** ['ɑ̃nə'hi.n] : Là-bas même ; **Un devezh-all oamp 'h o(be)r an aperitif ba'h ar skol a'nt ar hi-'nt ha oa deut dreñw 'e da 'h essañ fourr i vri da joukour aha(no)mp** : Un autre jour nous étions allés faire l'apéritif à l'école là-bas et il passa derrière pour essayer de fourrer son nez pour nous aider *(Skrigneg)*
- **Amañ his-mañ** ['ɑ̃mə'hi.mə] **/ Amañ gis-mañ** ['ɑ̃mə'gi.mə] : Ici-même ; **Yann zo kaos amañ gi-mañ** : Le Yann dont on parle ici *(Landelo)* ; **Vise un de(v)ezh kass-teil ba amañ hi-mañ** : Il y avait une journée d'envoi de fumier ici-même *(Speied)*
- **Ar his-mañ** [a'hi.mə] **/ Ar gis-mañ** [a'gi.mə] **/ E-gis-mañ** [e'gi.mə] : Ainsi ; **Ma zad lare gi-mañ da ma breur** : Mon père disait ainsi à mon frère *(Karnod)* ; **Ha « hem(añ) a rey gi-m' ha hem(añ) a ray mod-s(e)... »** : Et « il fera comme-ci et il fera comme ça... » *(Lokarn)* ; **An heñi vé ket kontant gwech e-bed neuhe vé dalc'h-mad 'klask o(be)r gi-mañ, 'klask o(be)r mo(d)-se, hezh zo un deb-rèr vé laret** : Celui qui n'est alors jamais content, cherchant constamment à faire comme-ci, cherchant à faire comme ça, on dit que c'est un éternel insatisfait *(Plouïe)*
- **Ar his-se** [a'hise] **/ Ar gis-se** [a'gise] **/ E-gis-se** [e'gise] : Comme ça ; **Hag ar bresel oa deut ha gis-se oan aretet** : Et la guerre arriva, c'est comme ça que j'avais arrêté *(Duod)* ; **Ya, me meus bet gwelet oh ober e-gis-se** : Oui, j'ai eu vu faire comme cela *(Motre)* ; **Gis-se meump bet gouïet, me n'ouzon ket di'g-añw é ar wirion(e) i(v)e** : C'est ainsi que nous avons su, moi je ne sais pas non-plus si c'est la vérité *(Berrien)* ; **Ga petra ar hast an-heñi (e)ma himañ 'his-se skoiñ, ale ! Me zo (é) hond da wel !** : Putain mais avec quoi est-ce qu'il frappe comme ça, allez ! Je vais aller voir ! *(Kolloreg)* ; **Meus ur pod ar hi-se ato, ugent litr neuhe reemp assames ha ba'n Amerik reen mo(d)-se** : J'ai toujours un pot comme ça, nous faisions alors vingt litres ensemble et en Amérique je faisais comme ça *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Dre ahe his-se** [dre 'ahe'hise] : Par là (-même) ; **Hag ur chapel voa 'e ! Ha voa ur c'hloc'h hag un tour ha-toud, memes-mod (e)vel chapelou war ar maes dre ahe hi-se** : Et il y avait également une chapelle ! Et il y avait une cloche et une tour et tout, pareil que des chapelles à la campagne dans le coin ici *(Plonee)* ; **Toullet vise ar vazh dre ahe his-se** : On perçait le bâton par là-même *(Plouïe)*
- **Gis ma vé dec'h** : Comme si c'était hier ; **Hag un de(v)ezh, meus choñj mad (e-)gis ma vé dec'h sè !** : Et un jour, je m'en rappelle comme si c'était hier ! *(Sant-Wazheg)*
- **Hag ar gis-se hag ar mod-se** [aga'gisaga'mosə] : Et patati et patata ; **Me meus bugwale da vagañ... (ha me a gis-se ha me ar mo(d)-se)** : J'ai des enfants à nourrir... (et patati et patata) *(Landelo)*

**EGZAMIN** [eg'zɑ:min] : [***examen*** 1499 ; ***eçzamen*** 1732] n.m. (pl. **egzameñchou** [egza'mɛ̃ʃʃu]) ; Examen

**An heñi ne oa ket kapat da heuilh ba'r skol, da zond mad, vij(e) ket kasset ga'r skolêr d'an egzamin** : Celui qui n'était pas capable de suivre à l'école, de bien réussir, l'instituteur ne l'envoyait pas à l'examen *(Lokarn)*

**EGZISTAÑ** [eg'zistə] : vb. ; Exister

**Ah, med matre'n n'egzist ket** : Ah, mais peut-être que ça n'existe pas *(Speied)* ; **Egzist a regn, an dra-he egzist heñ !** : Elles existent, ça existe hein ! *(Lannedern)* ; **Oh ! An dra-he zo bet egzistet dalc'h-mad !** : Oh ! Ça a toujours existé ! *(Skrigneg)* ; **Eo-eo ! An dra-he zo, an dra-he egzist 'taw hañ !** : Si-si ! Y a ça, ça existe toujours hein ! *(Berrien)* ; **Añfin ! Med vise ket lar(e)t boñjour, n'egziste ket, ba ma langach din-me !** : Enfin ! Mais on ne disait pas bonjour, ça n'existait pas, dans ma langue à moi ! *(Lannedern)* ; **'H eent toud da vil(in) gozh ahe, pugur mil(in) Grec'h Niver oa ur vil(in) hag a n'egziste ket** : Ils allaient tous là au vieux moulin, puisque le moulin de Krec'h Niver n'existait pas *(Skrigneg)* ; **Me(d) voaien vo din dé zes(k)un 'nèoñ doc'h, pi(g)ur egzist a ra ato ma peus ket gwelet (aha)noh an dra-h(e)** : Mais je pourrai te le montrer, puisqu'il existe toujours si tu ne l'as pas vu *(Sant-Wazheg)* ; **Fenoñs n'eus ket karr kamm pet(r)a ! Ar c'harr n'egzistè ket bemd(e) heñ ! Heñ na devejou, dre ma droiè ar loar, heñw droiè 'è** : Il n'y a pas de charrette courbée quoi ! La charrette n'existait pas tous les jours hein ! Elle avait des jours, à mesure que la lune tournait, elle tournait aussi *(Kareis)* ; **Meus ket bet keme(nt)-se okasïon da wel an dra-he ! Gwich-all oa ket meh-mod 'vel é brem(añ) hañ ! Med an dra-he egziste memes-tra !** : Je n'ai pas tant que ça eu l'occasion de voir ça ! Autrefois ce n'était comme c'est maintenant hein ! Mais ça existait quand-même ! *(Skrigneg)*

**EIL** [ɛj(l)] : [gaul. ***alios*** ; vx. br. ***eil***] ad. & prép. ; Deuxième / Second (-e)

✗ *cf.* : ***egile, heben, tride***

**Koulz an eil tu hag egile** : Autant un côté que l'autre *(Plouïe)* ; **Red é domp stag an eil d'egile** : Il nous faut les attacher l'un l'autre *(Plouïe)* ; **D'an heñi-all, d'an eil oa digoueet meh-mod** : À l'autre, au second il arriva la même chose *(Landelo)* ; **Oa ket veterinèrien d'ar poent-se hag an dud, (a)n eil ziske d'egile** : À ce moment-là il n'y avait pas de vétérinaires et les gens, ils s'instruisaient l'un l'autre *(Skrigneg)* ; **Me(d) boud visè un' 'e, ur plac'h, ha' tàe ar mo(d)-se pé oa ganet an eil din** : Mais il y en avait également une, une femme, qui venait ainsi lorsque mon deuxième naquit *(Lokarn)* ; **Sete pet(r)a neus gwraet (ne)med prenañ un trakteur bihen ! Oa an eil barzh Skrigneg** : Qu'a-t-il donc fait si ce n'est acheter un petit tracteur ! C'était le deuxième à Scrignac *(Skrigneg)* ; **Hag an eil dilhad vije an eil bugel war-lerc'h egile, pugur vijent ket us(e)t, houzoh walc'h !** : Et les vêtements étaient portés par un enfant après l'autre, puisqu'ils n'étaient pas usés, vous savez bien ! *(Skrigneg)*

- **An dra-he a dap an eil deus egile** : C'est quelque chose de contagieux ; **Ya ! Beñ ya, med pa tàe ba ur familh, an dra-he a dape an eil deus egile** : Oui ! Ben oui, mais lorsque ça venait dans une famille, c'était quelque chose de contagieux *(Ponvel)*
- **An eil a vis… / An eil deus mis…** : Le deux (du mois de…) ; **(A-)benn arc'hoazh (e)mañ an eil a vis-meurzh** : Demain, c'est le deux mars *(Kergrist)*
- **An eil ba egile** : L'un dans l'autre (sens propre) ; **Ar reñ-s(e) vis(e) lak(et) an eil ba egile** : On les mettait l'un dans l'autre *(Kareis)*
- **An eil ba-ti egile** : L'un chez l'autre ; **Me(d) nign a vise an eil ba-ti igili ke(n)tac'h, ba kêr pet(r)a !** : Mais nous étions plutôt l'un chez l'autre, au village quoi ! *(Sant-Wazheg)*
- **An eil da-heul heben** : L'une après l'autre ; **Mond a reent an eil da-heul heben** : Elles allaient l'une après l'autre *(Skrigneg)*
- **An eil deus egile / An eil deus heben** : L'un de l'autre ; **Sell me moa goullet vije an eil é selled deuh egile** : Donc j'avais demandé à ce que l'on se regarde l'un l'autre *(Plourac'h)* ; **N'oc'h ket a-walc'h (e)vid dispartïañ (a)nê gol gàer an eil deus heben** : Vous ne pouvez les séparer proprement l'une de l'autre *(Landelo)* ; **Ar vugal(e) 'e vije stourm 'n eil deuh egile ha' vije gwraet bitouserezh deus an eil d'egile, a beb-sort mod !** : Les enfants se battaient les uns contre les autres et se faisaient des farces, de toutes sortes ! *(Skrigneg)*
- **An eil dreist egile** : L'un par-dessus l'autre ; **Ruilhal a reemp 'n eil dreist egile** : Nous roulions l'un par-dessus l'autre *(Poullaouen)*
- **An eil hent tu-dïou (/klei)** : (la) Deuxième à droite (/gauche) ; **Goude dapi an eil hent tu-dïou** : Après tu prendras la deuxième à droite *(Skrigneg)*
- **An eil n'a ket a-nes egile** : L'un ne va pas sans l'autre ; **Kar an eil n'a ket 'nes egile, red é dê o-dow mond assames** : Car l'un ne va pas sans l'autre, il leur faut tous les deux aller de concert *(Plourac'h)*
- **An eil pas a-raog igile** : Un pas après l'autre *(Skrigneg)*
- **Ba'r mis-mae glô bemde zo re ha bep an eil devezh n'é ket tro-walc'h** : Au mois de mai lorsqu'il pleut tous les jours c'est trop et tous les deux jours ce n'est pas assez *(Plouïe)*
- **Beb an eil + *n.*** : Tous les deux + *n.* ; **Beb an eil devezh vije** : C'était tous les deux jours *(Plouïe)* ; **Ar patroñ vis(e) krog 'è troïñ-douar hag 'è vis(e) laket beb 'n eil rijenn !** : Le patron commençait aussi à tourner la terre et aussi on mettait toutes les deux rangées ! *(Sant-Wazheg)*
- **Ha an eil hag egile / Ha an eil ha heben** : Et vice-versa / L'un l'autre / Les uns les autres ; **N'omp ket ker koant an eil hag egile** : On n'est pas aussi beaux les uns que les autres *(Plouïe)* ; **Kinkoulz é domp kaosèl frañ an eil deus egile** : Il vaut autant qu'on se parle franchement l'un l'autre *(Plouïe)* ; **N'oc'h ket gouest gol gàer da gaosèl deus maner ar Rusquec neb kaosèl deus ilis Sant-Herbod ha an eil ha heben** : Vous ne pouvez pas parler proprement du château du Rusquec sans parler de l'église de Saint-Herbot, et vice-versa *(Landelo)*
- **Komz an eil d'egile** : Se parler (l'un l'autre) ; **Amañ vêmp ket gouest da gomz an eil d'egile** : Ici on ne pouvait même pas se parler *(Plouïe)*
- **Labourad ba'n eil ti d'egile** : Travailler à la demande (d'une maison à l'autre) ; **Pé vise labouret ba'n eil ti d'egile** : Quand on travaillait à la demande *(Plouïe)*
- **Ober an eil** : Faire second / Faire deuxième ; **An eil neus gwraet** : Il a fait deuxième *(Karnod)*

**EILPENN / HENPENN** ['ɛjlpɛn] ['henpɛn] : [***eil penn*** 1927] n.m. ; Pente / Renversement

✗ *syn.* : *(pente)* ***diribañs, koste, krec'henn, war lañs-traoñ***

**Henpenn zo ga'r park** : Le champ est un peu en pente *(Kergrist)*

**EILPENNAÑ / HELPENNAÑ / HENPENNAÑ** [ɛjl'pɛnə] [hɛ(j)l'pɛnə] [hɛn'pɛnə] : [***eilpennein*** XVIII[e] ; ***eilpenna*** 1924] vb. ; Renverser / & fig. Chambouler

✗ *syn.* : *(chambouler)* ***boulversañ*** *(renverser)* ***diskar, pilad***

◆ Chambouler ; **Hi zamm penn ga kement-se drubuilh oa eilpennet** : Sa pauvre tête avec tant de troubles était chamboulée *(An Uhelgoat)*

◆ Renverser ; **Henpennet gan ar c'hwil-kaoc'hêr** : Renversé par le bousier *(Rostrenn)* ; **Betamant visent henpennet ga'n avel !** : Autrement ils auraient été renversés par le vent ! *(Kergrist)* ; **An dresenn dowbenneg henpenna ar patelleg** : La ronce marcottée renverse le pataud *(Kergrist)* ; **An heñi ouïe pos agloiou ouïe pos mein 'è, med faot a ra lak anê war-eñwn, pass henpenn 'nê ba'r voger, 'hend-ell neugn stumm (e-)be(d) !** : Celui qui savait poser des agglos, savaient aussi poser des pierres, mais il faut les mettre droites, ne pas les renverser dans le mur, sinon elles n'ont aucune allure ! *(Lokarn)*

**EIZH** ['ɛjz-s] : [vx. br. ***eith*** ; ***eiz*** 1499] nombre ; Huit

**Eñ oa eizh la koshoc'h evidoun** : Il était de huit ans mon aîné *(Skrigneg)* ; **Ba kanton Uhelgoat zo eizh parres** : Le canton du Huelgoat comporte huit communes *(Plouïe)* ; **Eizh sailhad-dour nija da gerc'hed 'benn kaoud e zijuni, ga dow sailh !** : Il avait huit seaux d'eau à aller chercher avant d'avoir son déjeuner, munis de deux seaux ! *(Skrigneg)* ; **An annoarésed vije sa(v)et ba ur feurm-all ha erruign neu'n tro eizh mis, naw mis ba ur beurajenn tal-kichenn ar stabul** : On élevait les génisses dans une autre ferme et elles arrivent alors aux environs de huit mois, neuf mois dans une pâture à côté de la stabulation *(Kallag)*

**EIZHTE** ['ɛjste] : [***eizdez*** 1732] n.m. ; Huitaine / Huit jours

✗ *cf.* : ***pemzete*** ; & *cf.* : ***de, eizh***

**Ha vïe lesket eizhte bennaket pe un dra bennaket** : Et on le laissait une huitaine de jours à quelque chose près *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ha (a-)benn eizhte goude oa (e)n-om ga(v)et ba Paris** : Et d'ici une huitaine ensuite il se retrouva à Paris *(Lokarn)* ; **Oh gast ! Eizhte pe deg tevezh 'benn a gomañse neuhe** : Oh putain ! Huit ou dix jours avant qu'il ne commence alors *(Skrigneg)* ; **Hag e chome ar glô pad eizhte, pemzete hag a-wechou teir su'n** : Et la pluie restait pendant huit jours, quinze jours et parfois trois semaines *(Plouïe)* ; **Ahe wichou vije pad un eizhte 'h o(be)r tro ar c'hêriou** : Il était parfois pendant huit jours à faire la tournée des villages *(Skrigneg)* ; **Eizhte, pe(va)r, pemp devezh, eizh devezh ha komz e-bed gantoñ papred** : Une huitaine, quatre, cinq jours, huit jours et toujours aucun mot de sa part *(Sant-Hern)* ; **Un' eizhte bennaket war-lerc'h oa krog gan toud an dud c'hoarzhin ba'r ru** : Une huitaine plus tard tout le monde commença à rire dans la rue *(Kolloreg)* ; **Med ma vis(e) soutenet mad, oa ket emm eizhte 'benn hadlañsou war'naoñ** : Mais si c'était bien soutenu, il n'y avait besoin d'une huitaine avant de relancer le travail *(Lokarn)* ; **(A-)benn vise bet eizhtez ba'r pod (a-)benn-neu'n vise komañset da droiñ ma'hat** : D'ici qu'il soit resté une huitaine dans le pot pour-lors il commençait probablement à tourner *(Ponvel)* ; **Pa teue an dud da weled mamm pad eizhte, a teue an dud, houzoh walc'h, da gomêressañ, da wel 'nèi !** : Lorsque les gens venaient voire ma mère pendant une huitaine, les gens venaient, vous savez bien, rendre visite à l'accouchée, pour la voir *(Skrigneg)* ; **Oan ket bet eizhte ba'r yêr, kajimant-sur ha ma ka(v)et labour ha oan aet d'ar Vouilhe neuhe d'o(be)r ma micher** : Je n'ai pas été une huitaine à la maison, c'est presque sûr, que j'avais trouvé du travail et je suis alors allé à La Feuillée faire mon métier *(Skrigneg)* ; **Eizhte goude oa kuitêt ar chantier ha oan deu(t) war ma gis da labourad ba an antrepris ha ma ket kuitêt (a)nèi goude** : Une huitaine plus tard on quittait le chantier et je revenais sur mes pas pour travailler dans l'entreprise, ensuite je ne l'avais pas quitté *(Kalaner)* ; **Ya, ya, re-rond hag ahe vïe gwraet eizhte kojimant ga peb bar(a), ga un dorzh ha vïe laket an dra-he war ar planken d'an nec'h** : Oui, oui, des ronds et là on faisait une huitaine avec chaque pain quasiment, avec une miche et on mettait ça sur une planche en hauteur *(Lokmarïa)* ; **Ya, med deus ar gouañw me ra tan ba'r chiminal, da-beked eizhte so meus dihanet d'o(be)r se ha kompagnunezh terc'ha din-me** : Oui, mais l'hiver je fais du feu dans la cheminée, jusqu'il y a huit jours où j'ai arrêté de faire ça, ça me tient compagnie *(Ponvel)* ; **Oh na ket ! Pass pad keid-se ! Nann-nann, bremañ bad pelloc'h, med nonn pass kem(ent)-s(e)... Oh ! Memes-tra, eizhte vïe gwraet gantoñ !** : Oh il n'avait pas ! Pas pendant si longtemps ! Non-non, maintenant il dure plus longtemps, mais non pas tant que ça... Oh ! Quand-même, on l'utilisait une huitaine ! *(Plonee)*

**EIZIG** ['ɛjzi(g-k)] : [***eizig*** 1992] ad. ; Douillet (-te) / Très sensible

✗ *syn.* : ***kisidig, sañsubl***

**Ma ! Hañw zo eizi' ya !** : Eh bien ! Il est douillet oui ! *(Skrigneg)*

**EJEN / EUJEN / IJIN / UJEN** ['(e/ø/y):ʒən] ['i:ʒin] : [***egen*** 1464] n.m. (pl. **-ned** [(e/ø)'ʒɛnəd-t] [i'ʒinəd-t] ['yʒynəd-t]) ; Bœuf

✗ *cf.* : ***anner, beuc'h, koèle, kole, oc'hen, tarow***

**Un ijin** : Un bœuf *(Kergrist)* ; **N'é ket un tarw, hezh so un eujen** : Ce n'est pas un taureau, c'est un bœuf *(Plouïe)* ; **Rôet un tamm douar dèoñ ha rôet dow eujen dèoñ (iv)e (e)vid o(be)r e cherrïou** : On lui donna un bout de terre et on lui donna également deux bœufs pour faire ses charrois *(Landelo)*

- **Ejen-labourad** : Bœuf d'attelage ; **Ga dow ejen-labourad** : Avec deux bœufs d'attelage *(An Uhelgoat)*
- **Karr-ejen** : Charrette à bœufs ; **Red é stagañ dow darow yowank ha n'eint ket bet stag deus brec'henn ur c'harr-ejen ha lesk anê da gerzhañ** : Il faut attacher deux jeunes taureaux qui n'ont pas été attachés au bras d'une charrette à bœufs et les laisser marcher *(An Uhelgoat)*
- **Par-an-ujen-greñvet** : Incapable (l'égal d'un bœuf crevé) *(Berrien)*

**EKARRISSAJ** [ekarisaʒ-ʃ] : n.m. ; Équarrissage

**Nann, ne(u)'n vïent kass(e)t d'an ekarrissaj !** : Non, on les envoyait alors à l'équarrissage ! *(Kareis)* ; **Hoñzh a zo klañw, ar veuc'h-se, kass(e)t 'nèi d'an ekarrissaj !** : Elle est malade, cette vache-là, envoyez-la à l'équarrissage ! *(Kareis)* ; **An ekarrissaj oa 'vi(d) ar loned klañw ! Lahiñ 'nê vise gwraet, ya hag ur machin spessial oa ahe ha vise lar(e)t lar vise lak(et) an tan barzh b(l)am da boahad 'nê ! Vise gwraet ludu gate !** : L'équarrissage, c'était pour les bêtes malades ! On les tuait, oui et il y avait là une machine spéciale et on disait qu'on y mettait le feu pour les brûler ! On en faisait de la cendre ! *(Kareis)*

**E-KICHENN / BA-KICHENN** ['kiʃ(ən)] [ba'kiʃən] : [***e(n)quichen*** 1499] prép. ad. & conj. ; À côté (de) / À proximité (de) / Proche (de) / & Alors que

✗ *syn.* ; *(proche)* ***tost*** *(à/du côté)* ***e-tal-kichenn, koste*** *(alors que)* ***goude, ha, war-lerc'h*** ; & *cf.* : ***kichen***

◆ À côté (de) ; **Ha digoueet 'kich' an ti** : Et arrivés à côté de la maison *(An Uhelgoat)* ; **Ba-kichenn du-mañ me oa tapet ur wech (iv)e** : À côté de chez moi je me suis aussi fait attraper *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Pé oa aet ba-kichenn an tan barzh da domm ba korn ar c'hogn** : Quand il partit à côté du feu à l'intérieur se réchauffer au coin du feu *(Plonee)*

◆ Alors que ; **'Kichenn an de-hudu vé ket gwraet traou mod-se kin !** : Alors qu'aujourd'hui on ne fait plus ça ! *(Pluskelleg)* ; **'Kichenn bremañ vé kasset ar re-yowank memes-tra d'ar skolajou ha'n traou !** : Alors que maintenant on envoie quand-même les jeunes dans les collèges & co ! *(Kallag)* ; **Bremañ vegn leusket d'o(be)r un tamm bihen 'vel neugn c'hoant d'o(be)r 'kichenn d'ar mar(e)-se...** : Maintenant on les laisse faire un peu ce qu'ils veulent alors qu'à cette époque... *(Pluskelleg)*

◆ À proximité (de) ; **Hezh oa chom kichenn ahe his-se a-raog** : Il habitait auparavant à proximité de là *(Plouïe)* ; **Ur c'hlud-yir oa devet amañ ba-kichenn matresse** : Il y avait peut-être bien un poulailler qui avait brûlé ici à proximité *(Plouïe)* ; **Ene noant sinet ar redissïon ba-kichenn an hent en ene** : Ils y ont signé la reddition à

proximité de la route *(Plouïe)* ; **Me vije ga'r gijou ha ma zad vije krog ba'r c'habes(t) ba-kichenn o venn** : Je tenais les guides et mon père le licol à proximité de leur tête *(Skrigneg)*

➢ **Ba-kichenn *ub.*** : À côté de *qqn.* / Aux côtés de *qqn.* ; **Me(d) ar re oa ba i gichenn, reent ket nitra (e-)bed (a)nê heñ !** : Mais ceux qui étaient à ses côtés, ils ne faisaient rien hein ! *(Laz)* ; **Ha vé tommet he dijuni dèi ha lak he bara toud dèi ba'n hi c'hichenn** : Et on lui chauffe son petit déjeuner et on lui met tout son pain à côté d'elle *(Plouïe)*

➢ **Tre 'kichenn / Tre ba-kichenn** : Juste à côté ; **Ar re oa tre ba-kichenn ar bern plous** : Ceux qui étaient juste à côté du tas de paille *(Plouïe)* ; **Amañ oa oa tourbierennou tre 'kichenn kêr am(añ)** : C'était ici qu'il y avait des tourbières juste à côté du village ici *(Brennilis)* ; **Pi(g)ur 'benn oan ba'n ti-all, en(e) oa ar puñs tre 'kich' an ti !** : Puisque quand j'étais dans l'autre maison, là il y avait un puits juste à côté de la maison ! *(Sant-Wazheg)*

**EKIP** ['ekib-p] : [***ekip*** 1992] n.f. (pl. **-(ch)ou** [e'kip(ʃ)u]) ; Équipe (de)

✗ *syn.* : ***kouch, rummad***

**Hemañ na un ekip bucherien** : Il avait une équipe de bûcherons *(An Uhelgoat)* ; **Un ekip *football* zo beb sul ha vé kalz a dud d'ou heul, pé 'h eint mad pe n'eint ket !** : Il y a chaque dimanche une équipe de football et beaucoup de gens les suivent, qu'ils soient bons ou non ! *(Skrigneg)* ; **Pé vise troc'het ar voenn ga'r falc'h vise klasset ga'r sklujer un ekip da droc'had ar voenn pad dow de** : Lorsqu'on coupait le foin à la faux l'éclusier cherchait une équipe pour couper le foin pendant deux jours *(Kleden)*

**EKIPAÑ** [e'kipə] : vb. ; Équiper

**Ar saliou veint ket ekipet** : Les salles ne sont pas équipées *(Plourac'h)* ; **Daon ! Hemañ 'ha ! Zo, me lar dit, so ekipet ahe !** : Dam ! Lui ma foi, je peux te dire qu'il est équipé là ! *(Skrigneg)*

**EKONOMI** [ekonomi] : n.f. (pl. **ekonomïou** [ekono'miju]) ; Économie (d'un pays)

**Me(d) an ekonomi renk mond en-dro, mod-all vevo den e-bed !** : Mais l'économie doit fonctionner, sinon personne ne vivra ! *(Lannedern)*

**EKONOMISAÑ** [ekono'mi:zə] : vb. ; Économiser

✗ *syn.* : ***espernañ***

**Ar re-he so tud ha' gempenn ar stêriou ha tud ha lared 'o nessesser ekonomis(añ) an dour** : Ce sont des gens et qui nettoient les rivières et des gens qui disent qu'il sera nécessaire d'économiser l'eau *(Poullaouen)*

**E-KREIS / BA-KREIS / BA-GREIS** [(e/ba)'krɛjz-s] [ba'grɛjz-s] : [***ecreis*** 1659] ad. & prép. ; Au centre (de) / Au milieu (de) / En plein (-e)

◆ Au centre (de) ; **Ba-kreis ar bern** : Au centre du tas *(Plouïe)*

◆ Au milieu (de) ; **Heñw (e)n-om lak ba-greis an hent ha komañs d'o(be)r tan ga e min** : Il se met au milieu du chemin et commence à faire du feu avec sa pierre *(Kleden)*

◆ En plein (-e) ; **Ba-kreis ar voenn (e)momp** : Nous sommes en pleine fenaison *(Plouïe)* ; **Ar re-mañ oè divunet 'kreis an nos** : Ils furent réveillés en pleine nuit *(Kergrist)* ; **An Ankou wa(r) 'n hent, ba-kreis an noñs** : L'Ankou sur la route, en pleine nuit *(Kleden)* ; **Ha hemañ tap e revolver ha lao (a)nèoñ, plant(et) un tenn dèoñ ba-kreis e benn** : Et il prit son revolver et le tua, une balle plantée en pleine tête *(Landelo)* ; **Ba-kreis ar gouañ, pa vije re dru ar lanneier, vije ket kass(et) ar saout ba lanneier** : En plein hiver, lorsque les landes étaient grasses, on amenait les vaches dans les landes *(Sant-Nigouden)*

**E-KREIS-TRE / BA-KREIS-TRE** [(e/ba)krɛjs'tre] [bahkrɛjs'tre] : [***e creiz tre*** 1879] prép. ; En plein milieu de / Juste entre

✗ *syn.* : ***war-greis***

◆ En plein milieu de ; **Sete vïe daw domp mond 'kreis-tre ar brankariou** : Il fallait donc que nous allions en plein milieu des brancards *(Speied)*

◆ Juste entre ; **'Kreis-tre diw gêr** : Juste entre deux villages *(Skrigneg)* ; **'Kreis-tre ar gorr(e) hag ar goueleg** : Juste entre le haut et le bas *(Plouïe)* ; **'Kreis-tre Kareis ha ne(u)'n Ponvel** : Juste entre Carhaix et alors Plounévézel *(Kareis)* ; **Ar lodenn-douar zo 'kreis-tre an tu an traoñ hag an tu an nec'h** : La parcelle de terre qui se trouve juste entre le sud et le nord *(Plouïe)* ; **Dé reiñ aer d'an douar ba-kreis-tre diw renk karotes pe saladen** : Pour aérer la terre juste entre deux rangs de carottes, de salades *(Kleden)* ; **Ar c'hloc'h oa en-istribilh ba'h ar weenn ene, ba'h-kreis-tre dow vrank** : La cloche était accrochée dans l'arbre là, juste entre deux branches *(Berrien)* ; **Digentañ oa ur gwel(e) ba-kich' an tan hag un'-all ba'r penn-all hag un arbel pe diw kreis-tresse** : Au départ il y avait un lit à côté du feu, un autre à l'autre bout et une armoire ou deux juste entre eux *(Plonee)* ; **Pé vis(e) troc'h(et) ar voenn, 'kreis-tre beb pred, deus ar mintin vis(e) prepar(et)-hi an de de-raog** : Lorsque le foin était coupé, juste entre chaque repas, on la préparait la veille au matin *(Karais)* ; **Heñ n'é ket mad da vinellañ ar moc'h bihen, pugur vise ket bet kap da sterdañ (a)nê 'kreis-tre e ziwvisker** : Il n'est pas apte à museler les petits cochons, puisqu'il n'aurait pas été capable de les serrer juste entre ses jambes *(Ponvel)*

**EKREMEUS** [ekrəmøz] : n.f. (pl. **-ou** [ekrə'mø.zu]) ; Écrémeuse

**Passeet ba'n ekremeus** : Passé dans l'écrémeuse *(Ponvel)* ; **Ha vïe daw dïennañ 'nèoñ c'hoazh a-raog, ga'n ekremeus !** : Et il fallait encore l'écrémer avant, à l'écrémeuse ! *(Sant-Wazheg)* ; **Pugur ba'r penn-all an ti, ba an hanter deus an ti vise an ekremeus** : Puisque de l'autre bout de la maison, dans la moitié de la maison il y avait

l'écrémeuse *(Lannedern)* ; **« Digoai(e)niñ » é taped neu'n ga'r loa diwar-hourr(e), med « ekremiñ » é 'n hañi gwraet ga'n ekremeus !** : « Digoai(e)niñ » c'est alors prendre à la cuiller de la surface, mais « ekremiñ » c'est celui qui est fait à l'écrémeuse *(Plourac'h)* ; **Memes-mod é (ne)med-seped ga'n ekremeus teu ar c'hoaien toud ha ga l(o)a-bod vich(e) ket, teue ket toud** : C'est pareil si ce n'est que tu obtiens toute la crème par l'écrémeuse alors qu'à la louche, non, tu n'obtenais pas tout *(Skrigneg)* ; **Ya, med ga'r c'hoaien vije gwraet amann, ba'n usin ba'n traoñ as(e) ha oa ekremeusou vras, pejou re-vras, oh ya !** : Oui, mais avec la crème on faisait du beurre, à l'usine là en bas, il y avait de grandes écrémeuses, de sacrées grandes ! *(Karnod)* ; **Prestig goude mamp prenet un ekremeus hag ur ribot elektrik, toud elektrik, opala ! Neuhe 'h ee an traou en-dro 'ha !** : Peu après nous avions acheté une écrémeuse et une baratte électrique, tout électrique, hopala ! Là ça y allait ma foi ! *(Berrien)*

**EKREMIÑ** [e'kre.mə] : vb. ; Écrémer (à l'écrémeuse)

✗ *syn.* : ***dïennañ, digoavennañ***

**Pod-koaien, geo ! Ar c'hoaien vije laket barzh pa vije ekremet ar laezh** : La crémière, si ! On y mettait la crème lorsqu'on écrémait le lait *(Plourac'h)* ; **Ba'r loch bihen neu'n oa un ekremeus, memp bet ekremet laezh 'n hom grañj alïes** : Il y avait alors une écrémeuse dans la petite cabane, nous avions souvent écrémé du lait dans notre grange *(Plourac'h)* ; **Ekrem' vij(e) ar laezh, ar laezh bihen vij(e) ka(v)et da reiñ d'ar loueou ha da reiñ d'ar moc'h** : Le lait était écrémé, on trouvait le petit lait pour donner aux veaux et aux cochons *(Lokarn)* ; **A-raog vij(e) jerr(et) koaien ha war-lerc'h oaint komañset da jerriñ laezh ha neu'n ar ar-gozh n'ekremegn ket kin, reent ket koaien kin, ba'r feurmou !** : Avant on collectait de la crème et ensuite ils commencèrent à collecter du lait, alors les vieux n'écrémaient plus, ne faisaient plus de crème, dans les fermes ! *(Karnod)*

**EKUMOUR** [e'kymur] : [***ekumunouer*** 1992] n.m. ; Écumoire

**Ya-ya-ya ! Ha vije laket (me)mes-tra ba'r soubenn ha goude ga'n ekumour vije tennet…** : Oui-oui-oui ! Et on mettait quand-même dans la soupe et après avec l'écumoire on enlevait… *(Berrien)*

**ELBIKAD** [ɛl'bikəd-t] : [***elbikad*** 1992] vb. ; Contester

✗ *syn.* : ***kontestiñ***

**Elbikad pepred !** : Toujours contester ! *(Poullaouen)*

**E-LEC'H / BA-LEC'H** [lex-h] [ba'lex-h] : [***elec'h*** 1659] conj. & prép. ; Alors que / Au lieu que / Chez qui / Là (où)

✗ *syn.* : ***lem*** ; & *cf.* : ***lec'h***

◆ Alors que ; **Lod-all lake ur brikol dê 'lec'h lakomp un dorchenn** : D'autres mettaient une bricole alors que nous mettons un coussin *(Skrigneg)* ; **'Lec'h ar pis a vé perchet, ar re-he so gross ha douss c'hoazh izhpenn !** : Alors que les pois que l'on perche sont gros et doux en plus ! *(Skrigneg)* ; **Pugur bremañ oar ke(t) (a)n dud tamm e-bed war-añwes e-lec'h neu'n ar prijou chañchent ket kalz neu'n !** : Car maintenant les gens ne savent rien à l'avance alors que les prix ne changeaient pas beaucoup alors ! *(Sant-Wazheg)* ; **Ha n'eus kimed labour(ad) ha labour(ad), an dra-he zo drol, yè, 'lec'h gwech-all n(e) joñje ke(t) (a)n dud, vïe an dud ba'r parkeier (o) c'hwitellad, kanañ hag ent gê** : Et il n'y a plus que travailler et travailler, c'est étrange, oui, alors qu'autrefois les gens ne pensaient pas (autant), les gens étaient au champ sifflant, chantant et ils étaient gais *(Sant-Wazheg)*

◆ Chez qui ; **Vïeh ba tïer tud 'lec'h neu'n na oa ket keseg (a-)walc'h da labour an douar** : Tu te retrouvais alors chez des gens chez qui il n'y avait pas assez de chevaux pour travailler la terre *(Plouïe)*

◆ Là (où) ; **'Lec'h vije ket gwelet** : Là où on ne le voyait pas *(Plouïe)* ; **'Lec'h ma goue e chom** : Il reste où il tombe *(Skrigneg)* ; **Lec'h oa ar brassañ feurmou** : Là où il y avait les plus grandes fermes *(Plouïe)* ; **Lec'h (e)momp-nin amañ** : Là où nous sommes *(Plouïe)* ; **'Lec'h ma (e)n-im gav hemañ** : Là où il se trouve *(Ar Fouillez)* ; **'Lec'h oa ar saout deut war e gis** : Où les vaches le suivirent *(An Uhelgoat)* ; **An dra-he zepand deus an takad 'lec'h vé kaoseet** : Ça dépend de l'endroit où ça se dit *(Plouïe)* ; **Med ba-lec'h oa ket erc'hent, ar prosses bade ket !** : Mais là où il n'y avait pas d'argent, le procès ne durait pas ! *(Ponvel)* ; **Sete oa toullet hañw ba-lec'h oa-hañw koueet** : On l'enterra donc là où il tomba *(Landelo)* ; **Be oa tïer ba-lec'h vije traou forz pegement da zebiñ** : Il y avait des maisons où il y avait à manger à profusion *(Plouïe)* ; **Eh ya ! Pugur vé skoassellou, ba-lec'h goue vé skoassellou sur !** : Eh oui ! Puisqu'il y a des ornières, là où ça tombe, il y a des ornières pour sûr ! *(Motre)* ; **Set(ou) ene voa un'(o) tiwal an deñved, 'lec'h voant digoueet** : Il y avait donc là-bas un gars en train de garder ses moutons, là où ils arrivèrent *(Plonee)* ; **Hag zo bet digoueet dê digoueo ba'r park just 'lec'h vijen 'labour(a)d** : Et ça leur était arrivé d'arriver dans le champ juste là où je travaillais *(Plouïe)* ; **Ba-lec'h n'eus mann e-bed da gaoud, dal ket ar boan o(be)r frêjou, ah nann !** : Là où il n'y a rien à avoir, ça ne vaut pas la peine d'engager des frais, ah non ! *(Ponvel)* ; **Pugur tro ar park e vise gwraet kasimant dalc'h-mad, ba-lec'h a echueh !** : Puisqu'on faisait quasiment à chaque fois le tour du champ, là où vous finissiez ! *(Ponvel)* ; **Ba'r feurmou 'lec'h vise ar labour teue an dud maes da c'hwec'h eur deuh ar mintin** : Dans les fermes où il y avait le travail les gens sortait à six heures du matin *(Plouïe)* ; **Re ar Vouilhe vise toud 'tenn mouded ahe, dow gilometr ahe, ba-lec'h ma Les Trois Pins** : Ceux de La Feuillée extrayaient tous de la tourbe là, à deux kilomètres là, là où sont Les Trois Pins *(Brennilis)* ; **Med yao ! Esplikañ ra, pugur an traou oa gwraet deuh ar mod na an dud da veviñ ba-lec'h oaint ganet** : Mais si ! Ça explique, puisque tout était fait selon la façon de vivre des gens là où ils sont nés *(Lannedern)* ; **Me oa-me ene 'fass (e)vel vise bet ar jañdarmeri ba-lec'h (e)ma ti-Leclerc ahe ba'r penn-all ahe, memes-mod** : Moi j'étais là en face comme si la gendarmerie avait été là où est Leclerc là à l'autre bout, pareil *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Beñ toud ar parkouiou 'lec'h vije diharzhet blame da gaoud un dra mennaket da lakad ba-dindan ar saout goude** : Ben tous les champs où on défrichait pour avoir quelque chose à mettre après sous les bêtes *(Skrigneg)*

➢ **Partoud 'lec'h + *vb.*** : Partout où ; **Ar lapouss 'h ee war-lerc'h Yann goude-se partoud 'lec'h 'h ee** : Ensuite le poussin suivait les pas de Yann partout où il allait *(Landelo)*

**ELEKSÏON** [elɛk'si:ən] : [***election*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [elɛk'sjɔ̃:nu]) ; Élection

**Ha ene mamp goneet an eleksionou, aboe beñ meump goneet beb kwech** : Et là nous avions gagné les élections, nous avons depuis gagné à chaque fois *(Kalaner)* ; ***En 65*** **gav tin oa bet an eleksionou kentañ hag ma dad oa kandida ha oa ket bet elu** : Je crois qu'en 65 se déroulaient les premières élections et mon père était candidat et il n'avait pas été élu *(Kalaner)* ; **Raog an eleksionou oa lar(e)t vïe gwraet ur bern traou : Gwraet so tammou traou... Me(d) n'o ket gwraet ar pezh oa lar(e)t hañ ! Nag a-dost...** : On disait avant les élections que beaucoup de choses seraient faites : On a fait quelques trucs... Mais ce qui fut dit ne sera pas fait hein ! Ni de près... *(Lannedern)*

**ELEKTRIK** [elɛktrik] : [***elektrik*** 1992] ad. ; Électrique

**An heñi elektrik zo aes** : L'électrique est facile (la billig) *(Landelo)* ; **Beñ ur mikanik-gwrïad Singer ga an treig ah(e), neuhen oa ket elektrik** : Ben une machine à coudre Singer à pied là, elle n'était alors pas électrique *(Skrigneg)* ; **Brem(añ) vé gwraet ga'r vel(in)-bate, me(d) neuhe oa ket re-elektrik** : De nos jours on fait au moulin à pâté, mais alors ce n'étaient pas des électriques ! *(Berrien)* ; **Ar wech oa deut an elektrissite, prestig goude mamp prenet un ekremeus hag ur ribot elektrik, toud elektrik, opala ! Neuhe 'h ee an traou en-dro 'ha !** : Dès-lors que nous avions eu l'électricité, peu après nous avions acheté une écrémeuse et une baratte électrique, tout électrique, opala ! Là ça y allait ma foi ! *(Berrien)*

**ELEKTRISSÏAN / ELEKTRISSÏON** [elɛktri'sijən] [elɛktri'sijɔ̃n] : [***elektrissian*** 1992] n.m. (pl. **-elektrissianed** [elɛktri'sjɑ̃:nəd-t]) ; Électricien

**'H o(be)r ur voutik neus bet rôet labour d'ar re-all : D'an antreprisou ha d'ar vañsonerien ! Ha d'an elektrissianed !** : Faire une exploitation a donné du travail aux autres : Aux entreprises et aux maçons ! Et aux électriciens ! *(Lannedern)* ; **Un devezh oa deut amañ hi-mañ d'ingaliñ, pedur un elektrissïon é, c'hoant ma da lakad an elektrissite ba'h ma sèr amañ hi-mañ, pedur meus dour ennañ, blam din d'arosiñ** : Il était venu un jour ici-même pour arranger, puisque c'est également un électricien, j'avais envie de mettre l'électricité dans ma serre ici-même, puisque j'y ai de l'eau, afin d'arroser *(Skrigneg)*

**ELEKTRISSITE** [elɛktri'site] : [***elektrissite*** 1992] n.f. ; Électricité

**Neus ket laret diñ, oh ! Glefe ket o(be)r ! Pass kalz elektrissite** : Elle ne m'a pas dit, oh ! Ça ne devrait pas faire ! Pas beaucoup d'électricité *(Skrigneg)* ; **Ba-kreis ar goañw, ahe vïe daw 'h aretal 'benn nos, viche ket elektrissite** : En plein hiver, là il fallait arrêter avant la nuit, il n'y avait pas d'électricité *(Kergloff)* ; **Hag a vije breñchet hezh war an elektrissite hag a vije laket dit neuhe bigoudïou !** : Il la branchait sur le courant et on te mettait alors des bigoudis *(Skrigneg)* ; **Oa ket goulou ! Oa ket elektrissite neu'n ! Oa kime(d)** ***lampes à pétrole*** **ha vis(e) gwraet toud ga'n dorn !** : Il n'y avait pas de lumière ! Il n'y avait alors pas d'électricité ! Il n'y avait que des lampes à pétrole et on faisait tout à la main ! *(Ponvel)* ; **Matrehen (e)vel fakteur, ba'r Postou da labourad mod-all, petrame(d) eñfirmiéres, petram an elektrissite, petrame(d) ba an SNCF** : Peut-être comme facteur, dans les Postes pour travailler autrement, ou-bien infirmière, ou-bien l'électricité, ou-bien à la SNCF *(Plourac'h)* ; **'Benn-neu'n oa ket traou 'vel zo brem(añ) è ! Koñjelateurien ! 'Vel an elektrissite n'é ket deut amañ gi-m(añ) 'hann da** ***61*** **'nèoñ 'e !** : Pour-lors il n'y avait pas tout ce qu'il y a maintenant ! Des congélateurs ! Comme l'électricité qui n'est pas non-plus arrivée ici avant 1961 *(Speied)*

- **Brañchañ war-elektrissite** : Brancher sur secteur ; **Ha neuhe ur machin hag a vé brañchet ahe war-elektrissite blam da gargañ hag houzh a ra an dro hag a froñ !** : Et alors la machine que l'on branche là sur secteur pour charger, elle tourne et elle vrombit ! *(Skrigneg)*
- **Implijañ elektrissite** : Consommer de l'électricité ; **Implij a ra kalz elektrissite ?** : Ça consomme beaucoup d'électricité ? *(Plouïe)*

**ELESTR / HELESTR** ['e:lest] [(h)e:lez-s] : [vx. br. ***elestr***] coll. (sing. **-enn** [e'lestən] [he'lesən]) ; Iris / Glaïeuls / Roseaux

**Ba bord ar c'hanol zo ur bern heles'** : Il y a énormément d'iris au bord du canal *(Karais)*

**ELESTR-DOUR-MELEN** ['e:lestur'me:lən] : coll. ; Iris sauvages jaunes

**Elest-dour-melen zo amañ** : Ici il y a des iris sauvages jaunes *(Poullaouen)*

**ÈLIN** ['ɛ:lin] : [vx. br. ***olin*** ; ***elin*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [ɛ'linu]) ; Coude

**ELL** [ɛl] : ad. indéf. & pronom ; Autre(s) / & Dernière (semaine) (cf. **all**)

**ELU** ['ely] : p.p. ; Élu (-e)

**(E)vid lared n'é ket tro-walc'h bi elu, med lared daoñ chilou an dud memes-tra** : Pour dire que ce n'est pas suffisant d'être élu, mais de lui dire d'écouter quand-même la population *(Poullaouen)* ; **Ha goude pé oan elu mêr oa 'h é bet adjun ganiñ pad dow vanda, dow remzi** : Et c'est après que je fus élu maire qu'il a été mon adjoint pendant deux mandats, deux contrats *(Kalaner)* ; **Oan ket bet elu an taol kentañ, me(d) an eil tro oan aet barzh** : Je ne fus pas élu le premier coup mais la seconde fois je gagnai les élections *(Kalaner)*

**EM-BERR / IM-BERR** [(e)'bɛr] [im'bɛr] : [***en berr*** 1530] n.m. ; Soir

- **'Benn em-berr** : Ce soir ; **'Benn 'berr weli an efed** : Ce soir tu verras l'effet *(Plouïe)* ; **Ur banne-laezh d'ober ho soubenn 'benn im-berr** : Un peu de lait pour faire votre soupe ce soir *(Skrigneg)* ; **'Benn-berr 'h in dé wel pe-sort mod (e)ma ar steredennou** : Ce soir j'irai voir comment sont les étoiles *(Kleden)* ; **Heus kemed kass aha(n)on benn e-berr d'ar sinema, sete ar mod-se da ziveañ neuhe a bardonin dit !** : Tu n'as qu'à m'amener ce soir au cinéma, ainsi au final je te pardonnerai ! *(Skrigneg)* ; **(A-)bénn (a)n nos, lod oar lar fenoñs, lod lar 'bénn 'berr, ar re-gozh ouïe lar 'bénn 'berr, me meus ket bet laret 'bénn 'berr, klêt meus bet ar re-gozh lar an dra-he** : Ce soir, certains ont l'habitude de dire « fenoñs », certains disent « (a-)bénn (im)berr », les anciens connaissaient « (a-)benn (im)berr », mais moi je n'ai pas utilisé « (a-)bénn (im)berr », j'ai entendu les anciens dire ça *(Laz)*

**E-MESK / BA-MESK** ['mesk] [ba'mesk] : [***emesq*** 1659] prép. ; Parmi

✗ *syn.* : ***e-touesk***

**Koueet é 'mesk an derboudou** : Il est tombé parmi les tessons *(Poullaouen)* ; **Ar bitrabes ma vegn ket sec'h n'ees ket ba o mesk** : Si les betteraves ne sont pas sèches tu ne vas pas parmi elle (les fanes trempées) *(Plouïe)* ; **Ya, un tamm gwinizh 'mesk ar bleud 'e ga'r segal** : Oui, un peu de blé mélangé aussi à la farine avec le seigle *(Pleiben)* ; **Gwel a res so traou zo bet chomet c'hoazh 'mesk an dud 'e** : Tu vois, il y encore des choses qui sont restées parmi les gens aussi *(Brennilis)* ; **Ha kar d'ar mar(e)-se oa ket keme(nt)-se a lipouserezh 'mesk an dud !** : Car à cette époque-là, il n'y avait pas tant que ça de friandises parmi la population ! *(Skrigneg)* ; **Ar mo(d)-se vije yeot a-bred da lakad ba-mesk ar lann d'ar c'heseg gwich-all !** : Il y avait ainsi de l'herbe tôt pour mélanger à l'ajonc des chevaux autrefois ! *(Skrigneg)* ; **Kar am(añ) ar c'hoajeier, kalz oa re-yowankoc'h ba-mesk ar re-all, sete vije dibabet ar re oa mad da bilad, p(e)tram ar re oa 'hond da sec'hiñ, sete jome re-yowank hag a dalc'h-mad vïe plantet ar re-all ba 'n o mesk !** : Car ici les bois, il y avait beaucoup de jeunes (arbres) parmi les autres, on sélectionnait donc ceux qui étaient bons à faire tomber, ou-bien ceux qui étaient en train de sécher, il restait donc des jeunes et on plantait toujours les autres parmi eux *(An Uhelgoat)*

- **Deus mesk** : De parmi ; **Ha treuchou-lann d'o(be)r tan, tenn(e)t deuh ar bern-gousil, vije tennet ar re-hross deus mesk ar gousil** : Et des troncs d'ajonc pour faire du feu, extraits du tas de litière, on extrayait les gros de parmi la litière *(Ar Fouillez)*
- **Meskañ *udb.* e-mesk** : Mélanger *qqchose* à ; **Wichou vije mesket yeot 'mesk ar lann wechou** : Parfois on mélangeait de l'herbe à l'ajonc *(Plourac'h)*

**EMGANN** ['ɛmgɑ̃n] : [***emgawn*** XVIᵉ] n.f. (pl. **-ou** [ɛm'gɑ̃nju]) ; Bataille

✗ *cf.* : ***bresel***

**Un emgann oa bet ba Kervinaoued** : Il y avait eu une bataille à Kervinaouët *(An Uhelgoat)* ; **D'an driwec'h a vis-gwengolo oa krog an emgann diveo** : Le dix-huit septembre la dernière bataille commença *(Plouïe)*

**EMGANNER / NOMGANNER** [nɔm'gɑ̃nər] : [***emganner*** 1923] n.m. ; Bagarreur

**EMISSÏON** [emi'sijən] : n.f. (pl. **emissionou** [emi'sjɔ̃:nu]) ; Émission

**Pe-sort hano na an emissïon oa bet ba'r *Golfe du Morbihan* ?** : Quel nom avait l'émission qui était au Golfe du Morbihan ? *(Skrigneg)*

**EMLAH / NOMLAH** [nɔm'lax-h] : [***emlaz*** 1924] n.m. ; Suicide

✗ *cf.* : ***distrujañ, lah***

**EMM** [e:m] : [***ezom*** XVIᵉ] ad. ; Besoin (cf. **ezomm**)

**EMPENTAÑ** [em'pɛntə] : [***empennañ*** 1992] vb. ; Concevoir / Inventer

✗ *syn.* : *(concevoir)* ***kompren ba e benn, koñseviñ*** *(inventer)* ***eñvantañ***

**Empentañ geier** : Inventer des mensonges *(Poullaouen)*

**EMPRO / EMPOR** ['ɛmpro] ['ɛmpɔr] : [sing. ***emprenn*** 1659] coll. (sing. **emp(r)enn** ['ɛmp(r)ən]) ; Rayons de roue faits d'un tronc équarri

✗ *syn.* : ***reion***

**An empor (/empro), amañ zo ur rod ba'r penn-mañ, dir é** : Les rayons de roue, ici on a une roue de ce côté-ci, c'est de l'acier *(Berrien)*

**EMSAW / IMSAW** ['ɛmza(w)] ['imza(w)] : [***emsav*** 1927] ad. ; Avantageux / À jour dans son travail / Dans les temps / Préférable

**Emsaw oa daoñ be leusket (a)nê** : C'était avantageux pour lui de les avoir laissés *(Poullaouen)*

- **Be emsaw a-walc'h** : Être dans les temps ; **Emsa' walc'h on** : Je suis dans les temps *(Kergrist)*
- **Be emsawoc'h** : Être préférable ; **Emsa'c'h é dit lared dê** : Il est préférable que tu leur dises *(Skrigneg)* ; **Emsawoc'h o(be)r an dra-he fenoñs** : C'est préférable de faire ça aujourd'hui *(Plouïe)* ; **Imsa'c'h** [im'zax] **é leusken ar mo(d)-se** : C'est préférable de laisser comme ça *(Skrigneg)* ; **Bremañ é emsa'c'h dit go(r)tos fin mis-meurzh** : Maintenant il est préférable pour toit d'attendre fin mars *(Skrigneg)* ; **Nann, emsa'c'h** [ɛm'zax] **oa despun 'naoñ ba'h ur bessel-all** : Non, il était préférable de le collecter dans un autre récipient *(Skrigneg)* ; **Kaol-moc'h, emsa'c'h é passiant ha displant(añ) (a)nê ga'n dorn** : Du rumex, il est préférable de patienter et

de les arracher à la main *(Kleden)* ; **Med matresse é imsawoc'h din gwerzhañ dour 'vid gwerzhañ gwin !** : Mais peut-être est-il préférable que je vende de l'eau plutôt que de vendre du vin ! *(Ar Fouillez)* ; **Emsa'oc'h é daoñ boud degess(et) ur valz ha traou da droc'ho boued da reiñ dê** : C'est préférable pour lui d'avoir apporté une faucille et des choses pour couper de la nourriture pour leur donner *(Lokarn)* ; **Ha lod 'è vise emsa'c'h dê bi sa(v)et o bugel o-hun, med ar vuhe zo hir dé ve e-hun 'è !** : Il était aussi préférable pour certains d'élever leur enfant seuls, mais aussi la vie est longue pour être seul ! *(Ponvel)*

➢ **Kavoud emsa** : Préférer ; **Me ga(v)e emsa mond da joukour ma zad pe mamm d'o(be)r un dra menneket 'vel vije emm d'o(be)r** : Je préférais aller aider mon père ou ma mère à faire quelque chose selon les besoins *(Pluskelleg)*

**EN** [en] : [vx. br. ***int*** ; ***ent*** 1499] ad. (antép. à un n. celui-ci devient un ad.) (cf. **ez**)

➢ **En bew** : Vif / Dans le vif ; **Tapet en bew** : Attrapé vif *(Poullaouen)* ; **Houzh zo bet poahet en-bew** : Elle fut brûlée vive *(Karnod)*

➢ **En-treus** : De travers ; **Med d'egil(e)-all voa laket dèoñ (e)n-treus** : Mais au second autre il lui mit de travers *(Plonee)* ; **Hag a houzh oa fin, hou(zh) ouïe lak ar brankariou en-treus, set' vis(e) ket daw dèi ku(l)ieriñ tamm (e-)bed !** : Et elle était fine, elle savait mettre les brancards de travers, elle n'avait donc pas du tout à prendre appuis sur l'avaloir ! *(Speied)* ; **Ur rèr dïaes, an dra-he zo un' ha' na vé ket kontant gwech e-bed, be dalc'h-mad un dra bennaket vé 'n-treus gantoñ** : Un « cul difficile » c'est un qui n'est jamais content, constamment quelque chose qui va de travers *(Plouïe)*

➢ **En-yowank** : Tout jeune ; **Goûd a ouïe labourad ga'r valc'h ha ga'r valz, pugur oa disket daoñ en-yowank, yowank vije da-heul e dad ha na disket** : Il savait travailler à la faux et à la faucille, puisqu'on lui avait appris tout jeune, jeune suivant son père, il avait appris *(Berrien)*

**EN** [ɛn] : [vx. br. ***i(n)*** ; ***en*** 1499] prép. ; En / Dans / À

✗ *syn.* : ***ba, barzh, in***

➢ **Ennon** ['ɛnɔ̃n] **/ En-ennon** [(ə)'nɛnɔ̃n] : En moi ; **Me vije stad en ennon** : Je me réjouissais (habituellement) *(Skrigneg)*

➢ **Ennout** ['ɛnut] **/ En-ennout** [(ə)'nɛnut] : En toi

➢ **Ennoñ** ['ɛnɔ̃] **/ En-ennoñ** [(ə)'nɛnɔ̃] : En lui ; **Un dèn ha zo derc'h ennoñ** : Quelqu'un qui a du cœur *(Poullaouen)*

➢ **Enni** ['ɛni] **/ En-enni** [(ə)'nɛni] : En elle ; **Kemeret vije faot en enni un tamm** : On la critiquait un peu *(Skrigneg)* ; **An heñi nïe ar vronn diveo, enni vïe neubeutoc'h a laezh ha renke delc'hen (a)nèi** : Celui qui avait la dernière mamelle, dans celle-ci il y avait moins de lait et il devait la tenir *(An Uhelgoat)*

➢ **Ennomp** ['ɛn(ə/ɔ̃)mp] **/ En-ennomp** [(ə)'nɛn(ə/ɔ̃)mp] : En nous

➢ **Ennoc'h** ['ɛnɔh] **/ En-ennoc'h** [(ə)'nɛnɔh] : En vous

➢ **Ennè** ['ɛnɛ] **/ En-ennè** [(ə)'nɛnɛ] : En eux (elles) ; **Eh ! Ha hi barzh kêr neuhe 'ta nije tammou tassou, kajimant vije ket diw lonkadenn en enne** : Eh ! Et alors elle, en ville, avait des petites tasses, elles ne contenaient quasiment pas deux gorgées *(Skrigneg)*

**ENDERVIÑ / INDERVIÑ** [ɛn'dɛ.rvi] [in'dɛrvi] : [***endervi*** 1931] vb. & n.vb. ; Faire la sieste de l'après-midi / & Sieste de l'après-midi

✗ *syn.* : *(sieste)* ***chop, gorve, kousk, sor***

◆ Faire la sieste (de l'après-midi) ; **Aet é da interviñ** : Elle est partie faire la sieste *(Skrigneg)* ; **Eh ! Indervet é, aet é d'o(be)r un tamm 'h aret** : Eh ! Il fait la sieste, il est parti faire un petit arrêt *(Skrigneg)*

◆ Sieste de l'après-midi ; **Aet é d'o(be)r un tamm interviñ** : Il était parti faire une petite sieste *(Skrigneg)*

**ENDERW / INDER** [ɛn'dɛrw] [in'dɛr] : [***enderu*** 1499] n.m. ; L'après-midi (entre midi et 17h)

✗ *syn.* : ***goude (lein / kreis-te)*** ; & *cf.* : ***abard'hê, abard'hê-nos, mintin, nos***

➢ **Kousk-inder** : Sieste de l'après-midi ; **Un tamm kousk-inder** : Une petite sieste d'après manger *(Plouïe)*

**EÑDIEÑ** [ɛ̃djɛ̃] : ad. & n.m. ; Indien

**(E)n-om gavet nant ga un tamm Eñdieñ** : Ils rencontrèrent une espèce d'Indien *(Kleden)* ; **Hag ar re-ma(ñ) na goullet (a-)ziga'n Eñdieñ** : Et ils demandèrent à l'Indien *(Kleden)* ; **Un dro-lar eñdieñ lar « 'benn ra kalz koat an deñn gwenn, vé kal(e)d ar goañw ! »** : Une expression indienne dit « quand l'homme blanc fait beaucoup de bois, l'hiver est rigoureux ! » *(Kleden)*

**EN-DRO** [ɛn'dro] : [***èn dro*** 1732] prép. ; (**- da**) Autour (de)

**En-dro a zo minïou** : Il y a des montagnes autour *(Skrigneg)* ; **Netra (a-)sklej en-dro dèi** : Rien ne traînant autour d'elle *(Poullaouen)* ; **Ar mod-all e jomeè ar pellachou en-dro dê** : Sinon les déchets de balle restaient autour d'eux *(Pleiben)* ; **Hag a vïe ur bern tud papred en-dro da Sant-Herbod** : Et il y avait toujours un tas de gens autour de Saint-Herbot *(Landelo)* ; **Amañ hi-mañ ba'r parrechou bihen en-dro da lost ar Menez-Are** : Ici-même dans les petites paroisses autours des confins des Monts D'Arrée *(An Uhelgoat)* ; **An heñi-all oa o chom ba Sant-Wazheg en-dro da Gastell-Ruffel** : L'autre habitait à Saint-Goazec autour de Castel-Ruffel *(Landelo)* ; **Teir bennaket deuh ar skol ha oagn (e)n-im laket a-renk en-dro din** : Trois (filles) de l'école, elles se mirent en rang autour de moi *(Berrien)* ; **Med ma zonto(n) nïe laret din a vije kemed tan toud en-dro d'ar vouch** : Mais mon oncle m'avait dit que la chèvre n'aurait que du feu autour d'elle *(Berrien)*

- **An traou 'h a en-dro** : C'est en pleine activité ; **Toud an tïer neve zo gwraet ahe, ar re-he zo gwraet diboe tr(i)-ugent la ha pemp ha hanter-kant, beked *70* ! An traou 'h ee en-dro, paotr-kaezh !** : Toutes les maisons neuves qui sont faites là, elles le sont depuis les années soixante et cinquante-cinq, jusqu'à 70 ! C'était en pleine activité, mon pauvre ! *(Skrigneg)*
- **Ar re en-dro** : Ceux des alentours ; **Kar forz pe-naos, ni n'eemp ket keid-se da haloupad è hag a anvee toud ar re en-dro, 'n-om anveomp !** : Car peu importe comment, nous nous n'allions pas tant que ça courir non-plus et nous connaissions tous ceux des alentours, nous nous connaissions ! *(Skrigneg)*
- **En-dro d'ar mare-se** : Vers cette époque(-là) ; **'N-dro d'ar mar'-s' vïe ket gwraet an dra-he, nann !** : Vers cette époque on ne faisait pas ça, non ! *(Plonee)*
- **Ga truilhou en-dro daoñ** : En guenilles ; **Sete (a-)benn ar fin voa deut tro Kroc'henig, Kroc'henig da basseal ga e damm truilhou en-dro dèoñ** : Donc pour finir ce fut le tour de Kroc'henig, à Kroc'henig de passer en guenilles *(Plonee)*

**EN-DRO** [ɛn'dro] : [***enn drô*** 1859] ad. ; De retour / Re + *vb.*

◆ De retour ; **Hag ar bouchon en-dro war ar voutailh** : Et le bouchon de retour sur la bouteille *(Skrigneg)*

◆ Re + *vb. ;* **Deut en-dro, ar bresel !** : Ça revient, la guerre ! *(Plonee)* ; **Da dap an hent-bras en-dro** : Pour rattraper la route *(Landelo)* ; **Me teuy en-dro (heb-dale / damait)** : Je reviendrai (sans tarder / bientôt) *(Pleiben)* ; **(A-)benn teue deliou ba'r gwe en-dro** : Quand les arbres retrouvent leurs feuilles *(Sant-Herod)* ; **Dond en-dro (a-)benn (im)berr da hanter-nos just** : Revenir ce soir à minuit pile *(Landelo)* ; **Me rey ho tiwskouarnou doc'h en-dro neuhe** : Je vous redonnerai alors vos deux oreilles *(Plonee)* ; **(A-)benn voa deuet heñw d(a) zigass ma velo din 'n-dro** : Avant qu'il ne revienne me rapporter mon vélo *(Sant-Wazheg)* ; **Ha ka(s)i-sur oa dimeet en-dro, me(d) ar vugal(e) oa bihen c'hoa(zh), an eil rumm** : Il était très certainement remarié, mais les enfants étaient encore petits, la seconde génération *(Laz)* ; **Un neub(eud) blavechou war-lerc'h oa deut da zigass en-dro toud ar paperiou ha toud an arc'hant** : Quelques années après il vint rapporter tous les papiers et tout l'argent *(Landelo)*

- **Be o tond en-dro** : Être de retour ; **Nann, me(d) 'tond en-dro (e)maint, pegur an dra-he zo skrivet war ar journal ahe !** : Non, mais ils sont de retour, puisque c'est écrit là dans le journal *(Plouïe)*
- **Digoueo en-dro** : Se retrouver ; **Ha da zigoueo ba Lostarvern en-dro** : Et de se retrouver à Lostarvern *(Landelo)*
- **Dond *udb.* gantoñ en-dro** : Rapporter *qqchose* ; **Kalz oa aet, med lod d'anê-gn n'eus ket deut nitra gate en-dro, lod-all ya** : Beaucoup sont partis, mais certains d'entre eux n'ont rien rapporté, d'autres oui *(Sant-Wazheg)*
- **En-dro adarre** : De nouveau / Derechef ; **Oh ! Lar egile-all, memes hini en-dro 'darre** : Oh ! Dit le second autre, de nouveau le même ! *(Plonee)* ; **Dichoukennet ar boutou ha cheu en-dro 'adarr(e) !** : Les panoufles des sabots arrachés et du grabuge derechef ! *(Brennilis)*
- **Hadkomañs en-dro** : Récidiver ; **Ma vïe bet tapet-heñw diw wech, 'benn-neu'n (e)ma-heñw 'hadkomañs en-dro** : S'il avait été pris deux fois, pour-lors il récidive *(Speied)*
- **Lakad *udb.* en-dro** : Mettre *qqchose* en route ; **Bremañ vé ket gwraet (ne)med lak ar sirenn en-dro hag ar bomperien teu gad o c'hamïon-dour** : Maintenant on ne fait que mettre la sirène en route et les pompiers viennent avec leur camion à eau *(Plouïe)*
- **Mond a ra i hinou en-dro** : Il parle sans cesse ; **Ah ! Houzh 'h a hi ginou en-dro papred !** : Ah ! Elle parle sans cesse en tout cas ! *(Plouïe)*
- **Mond en-dro** : Démarrer / Repartir / Retourner / Fonctionner ; **Demp en-dro da Genevelen neuhe** : Retournons donc à Quinimilin *(Plouïe)* ; **Me(d) an ekonomi renk mond en-dro, mod-all vevo den e-bed !** : Mais l'économie doit fonctionner, sinon personne ne vivra ! *(Lannedern)* ; **Sete goude zo (e)n-om ga(v)et un' ha na c'hoant da lakad ur siri d'ond en-dro ene** : Ensuite donc se trouva un qui voulait y refaire fonctionner la scierie *(Ponvel)* ; **Hezh a ree ar goulou deuh an noñs, an dra-he garge pad an de pa 'h ee an trakteur en-dro !** : Il faisait la lumière la nuit, ça rechargeait pendant la journée lorsque le tracteur fonctionnait ! *(Skrigneg)* ; **Set' nagn renk(et) mond en-dro da gerc'hed Louis da zond d(a) denn 'nèi dê maes ga i drakteur !** : Ils avaient donc dû retourner chercher Louis pour qu'il vienne la leur extraire (la voiture du fossé) avec son tracteur ! *(Plonee)* ; **Ah ! Hennezh zo 'hond en-dro ! Oa ket gleet dit be laret din-m(e) ! Bremañ me vo gouèr à kaoseal ga'r machin-te** : Ah ! Il fonctionne ! Tu n'aurais pas dû me dire ! Maintenant je vais être timide en parlant à ce machin-là *(Skrigneg)* ; **Koulskoude, gwel(e)t meus a'ha ! Ar vil(in) gozh ahe 'hond en-dro, an hi(ni)-kozh oa ahe ouïe laka(d) 'nèi d'ond en-dro** : J'ai pourtant vu le vieux moulin fonctionner ma foi ! Y avait le vieux qui savait le faire fonctionner *(Skrigneg)*
- **Mond en-dro adarre** : Refonctionner / Repartir (pour un tour) ; **Hag a 'lem a oa gwraet ar bir, wichou a greuñve ar bord, sell vije red hado(be)r ar bord 'benn a'h ee ar vil(in) en-dro (a)darr(e)** : Et là on faisait le bief de moulin, parfois le bord crevait, il fallait donc refaire le bord pour que le moulin refonctionne *(Skrigneg)*

**EÑDUSTRI** [ɛ̃'dystri] : [***industri*** 1992] n.f. (pl. **eñdustrïou** [ɛ̃dys'triju]) ; Industrie

✗ *cf.* : ***usin***

**Ha mod-all ba'h ar barros : Eñdustri (e-)bed !** : Et sinon dans la commune, il n'y a aucune industrie ! *(Skrigneg)*

**ENE** ['eːne] ['ẽːnə] : [***eneff*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [e'neːu]) ; Âme

✗ *cf.* : ***anaon***

**Gwerzh(añ) e ene d'an diaoul** : Vendre son âme au diable *(An Uhelgoat)* ; **Naw ene war beg ur pik-lann** : Neuves âmes à la pointe d'une épine d'ajonc *(Lokarn)* ; **Paien ! Paien ! Heb ene (e-)bed ! Te 'h ay d'an ivern !** : Païen ! Païen ! Sans âme ! Tu iras en enfer ! *(An Uhelgoat)* ; **An eneou onest vije bodennet ba chapel Sant-Mikêl** : Les âmes honnêtes étaient attroupées sans la chapelle Saint-Michel *(An Uhelgoat)* ; **Ha fei ! Oh goullet un dra**

**menneket gwelloc'h evi(d)-se memes-tra ! Goullet ar barados 'vit hou ine !** : Ah ma foi ! Oh demandez quelque chose de mieux que ça quand-même ! Demandez le paradis pour votre âme ! *(Kergrist)*

**ENE / INE** ['ɛ:nə] ['i:nə] : [vx. br. ***ino*** ; ***eno*** 1499] ad. ; Là (-bas) / Ici (endroit déjà mentionné) / Y

✗ *cf.* : ***ahont, ahe, amañ***

◆ Là (-bas) ; **Ene vé chechet war da gorv** : Là ça te tire sur la guigne *(Plouïe)* ; **D'ar sul 'n-om ga(v)e ur plac'h ine barzh ti ma zud, barzh Karnod** : Le dimanche une femme se trouvait là chez mes parents, à Carnoët *(Karnod)*

◆ Y ; **Nin oa e brezhoneg ene** : Nous y parlions breton *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ah ! Ene oas tapet ! Aha !** : Ah ! Tu t'y étais fait avoir ! Aha ! *(Pluskelleg)* ; **Hag a oa ar bêleg kozh ene** : Et le vieux prêtre s'y trouvait *(Skrigneg)* ; **Ar re-mañ-all ne vint ket ene 'e** : Eux autres n'y seront pas non-plus *(Plonee)* ; **Ar bla(v)ezh pevar ha tregont oamp aet da Blounevezel hag ene oan tost d'ar skoul** : En trente-quatre nous étions allés à Plonevézel et j'y étais près de l'école *(Brennilis)*

➢ **Ba ene / En ene** : Là (-bas) / Ici (endroit déjà mentionné) ; **Pé oan o chom ba ene** : Quand j'y habitais *(Landelo)* ; **Ba ene dalve k(et) ar boan dèoñ chom kin !** : Là ça ne lui servait plus à rien de rester ! *(Landelo)* ; **Ene noant sinet ar redissïon ba-kichenn an hent en ene** : Ils y ont signé la reddition à proximité de la route *(Plouïe)*

➢ **Dre-ene** : Par là (lieu déjà mentionné) ; **An Amerikaned oa passeet dre-ene, oa ba foñs ur feurm** : Les Américains étaient passés par là c'était au fond d'une ferme *(Skrigneg)* ; **Na gall digass dour-Ellez ha bassee ket dre-ene** : Il a pu amener l'eau de l'Ellez qui ne passait pas par là *(Landelo)* ; **Ba Segré dre-ene** : À Segré par là *(Plonee)* ; **Setu pé oa deut dre-ene na telefonet dèi** : Et donc lorsqu'il vînt par ici il lui téléphona *(Skrigneg)*

**ENEB** ['e:nəb-p] : [vx. br. ***enep***] ad. ; Opposé (-e) / Inverse

➢ **War an tu-eneb** : En sens inverse ; **N'eer ket war an tu-eneb ma eer, normalamant é sañset da ve jerret** : On ne va pas en sens inverse, normalement c'est censé être fermé *(Plourac'h)* ; **Halles mond war an tu-eneb ahe feus un tamm bihen müoc'h liberte** : Tu peux aller en sens inverse là tu as un peu plus de liberté *(Plourac'h)* ; **Sell vije gwraet dañs-an-dro, ra ket (e)vel ra an dud, bremañ zigorign (a)nê, 'h eegn war an tu-eneb, regn un tamm fout-petra** : Donc on dansait la gavotte, ça ne fait comme font les gens, maintenant ils les ouvrent, vont en sens inverse, font un peu n'importe quoi *(Plourac'h)* ; **Med (e)vid mond war an tu-eneb toud-ar-jeu ha toud an traou-se, ahe neugn kemed mond da zañsal d'ar C'hastell-Neve, Dardoup !** : Mais pour aller en sens inverse et tout le tintouin, là ils n'ont qu'à aller danser à Châteauneuf-du-Faou, en Dardoup ! *(Plourac'h)*

**ENEB-GARZH / ENOB-GARZH** ['e:nəb'garz-s] ['e:nob'garz-s] : ad. ; En siège (accouchement)

**Ar vuoc'h zo 'hond d'alañ hag ar loue zo eneb-garzh** : La vache va vêler et le veau est en siège *(Skrigneg)* ; **Bon ! Lod-all teu enob-garzh ha vije red derc'hen an doworn mad blame(d) daoñ da zond enob-garzh** : Bon ! D'autres venaient en siège et il fallait bien tenir les deux mains parce qu'il venait en siège *(Skrigneg)* ; **Beñ ar loned meh-mod, ar loueou a teu enob-garzh ar mo(d)-se ha vije red kaoud ur vetrinêr 'benn al(añ) ar veuc'h neuhen 'è** : Ben pareils pour les bêtes, les veaux viennent ainsi en siège et il fallait alors aussi trouver un vétérinaire pour vêler la vache *(Skrigneg)* ; **Ma breu(r) oa ganet mo(d)-se ! Hag a oa disjontet à chechañ 'naoñ, pugur a oa enob-garzh ha oa renket platrañ 'naoñ goude** : Mon frère était né comme ça ! Il fut luxé en le tirant, puisqu'il était en siège et il fallut ensuite le plâtrer *(Skrigneg)* ; **Enob-garzh ! Enob, ya ! Enob a teue, pugur ur bugel mod-all é i benn zo sañset da zond a-raog ! Hag amañ teu i dreig a-raog !** : En siège ! Opposé, oui ! Il venait à l'opposé, puisque autrement c'est la tête d'un enfant qui est censée venir avant ! Et ici ce sont ses pieds qui viennent avant ! *(Skrigneg)*

➢ **Lonkañ eneb-garzh** : Faire une fausse route ; **Lonket a meus enob-garzh !** : J'ai fait une fausse route ! *(Skrigneg)* ; **Aet é eneb-garzh, n'é ket aet ba'n toull oa sañset d'ond !** : Ça a fait une fausse route, il n'est pas allé dans le trou dans lequel c'était censé aller ! *(Skrigneg)*

**ENEBAL / ENEBIÑ** [e'ne:bəl] [e'ne:bi] : [***enebi*** 1857] vb. ; Opposer

**'N-on enebiñ a reent o-dow, ma zad-kozh ha ma mamm-gozh ! Pidur un' 'nê oa tad ma mamm hag heben oa mamm ma zad !** : Ils s'opposaient tous les deux, mon grand-père et ma grand-mère ! Puisque l'un d'entre eux était le père de ma mère et l'autre était la mère de mon père ! *(Skrigneg)* ; **Me mije plijadur à klê(d) 'nê à 'n-on enebal, pidur vijen ba'h ar c'hougn ene ! Ma zad-kozh vije ga i gorn ha mamm-gozh vije à wrïad** : J'avais du plaisir à les entendre s'opposer, puisque j'étais au coin du feu là ! Mon grand-père avait sa pipe et ma grand-mère cousait *(Skrigneg)*

**EN-ENEB** ['nɛ̃:n] : [***en eneb*** XIX[e]] ad. & prép. ; En opposition

➢ **An tu en-eneb** [ty'nɛ̃:n] : Le côté opposé ; **Vis(e) ràet un taol-lim dé lak(ad) (a)naoñ dé droc'hiñ ha goud(e)-se vis(e) ràet un tamm taol wa'n tu 'n-en'** : On donnait un coup de lime pour le faire couper et ensuite on donnait un petit coup sur le côté opposé *(Kleden)*

**EN-EÑWN** ['nɛ̃:wn] : [***ez ëun*** 1732] adv. ; Directement / En droiture / Tout droit

✗ *cf.* : ***eñwn***

◆ Directement ; **E ves-troad voa laket dèoñ 'n-eñwn ba e votes en-dro ar mod-se** : Son orteil lui fut directement remis dans sa chaussure comme ça *(Plonee)* ; **Ar re-he dreuse 'n-eñwn ba partoud ! Me n'ounn ket 'vid pet(r)a 'ha ! Da zond an eil tu d'egile...** : Ils traversaient partout directement ! Ma foi je ne sais pas pour quoi ! Pour venir d'un côté et de l'autre... *(Plouïe)* ; **Ar leñwn deuh ar valc'h vis(e) daw dornañ (a)nèi ga'r morzhol, oa 'n-eñwn,**

**an dra-he vis(e) gwraet beb-sul** : Il fallait battre la lame de la faux au marteau, c'était directement, on faisait ça chaque dimanche *(Kergloff)*

◆ Tout droit ; **Ur bale 'n-eñwn** : Une démarche toute droite *(Plouïe)* ; **N'eegn ket 'n-eñwn d'ar penn tre, (a-)benn digoueo, ar re-h(e) blege un tamm bihen** : Ils n'allaient pas tout droit exactement jusqu'au bout, pour y arriver, ils viraient un petit peu *(Plouïe)* ; **Ma vis(e) troc'het ga un dra m(e)nneket, 'vid lak(ad) (a)naoñ 'n-eñwn, petram liss un tamm bihen vis(e) passêt war'naoñ** : Si on coupait avec quelque chose, pour le mettre tout droit, ou bien un petit peu lisse, on passait dessus *(Kleden)*

➢ **En-eñwn ga** : Face à ; **'N-ur gemer dac'h a Brest da zond en-eñwn ganomp ahe his-se** : En prenant de Brest pour venir face à nous là comme ça *(Kolloreg)*

➢ **Kaoseal en-eñwn ha en-treus** ['nẽ.wnan'trø:z-s] : Parler à tort et à travers ; **Errou é un tamm bihen fougeer, heñ oar kalz draou ha' gaosev 'n-eñwn ha 'n-treus** : Il est devenu un peu vantard, il sait tout et parle à tort et travers *(Lokmarïa)*

➢ **Pass ober mann e-bed en-eñwn** : Ne rien faire de concret ; **Hezh zo trikamardañ traou 'hond amañ d'ober un dra ha 'hond d'ober un dra-all, ha vé ket gwraet mann e-bed en-eñwn** : Il ne fait que bricoler en allant par ici faire des choses, et par là faire autre chose, et il ne fait rien de concret *(Plouïe)*

**ENERVIÑ / INERVIÑ** [(e/i)'nɛrvi] : vb. ; Énerver

✗ *syn.* : ***mond droug***

**An dud vïe enervet toud mod-se !** : Les gens étaient complètement énervés comme ça ! *(An Uhelgoat)* ; **(A-)wechou vïen enervet ken-ha-kén 'h een hanter re-vounnus** : Des fois j'étais tellement énervé que j'allais bien trop rapidement *(Plouïe)* ; **Ha oa ket mad reiñ re dê, petramant a 'n-om ga(v)ent re inervet ga'r patates !** : Et il ne fallait pas trop leur en donner, sinon ils devenaient trop énervés à cause des patates ! *(Skrigneg)* ; **An dra-he inerve 'ha(n)on 'ha pé vije laret din mije ka(v)et ur piker-men pe un dra mod-se ba'r vro 'è** : Ça m'énervait tiens quand on me disait que j'aurais trouvé un tailleur de pierre ou un truc du genre dans le coin *(Skrigneg)* ; **Just ! Me(d) ar c'heseg a ouïe 'e, pé vijent staget war un *travail* pounner a vijent inervet ha 'telc'hent ha bouj ha bouj** : Justement ! Mais les chevaux savaient aussi, lorsqu'ils étaient attachés à un lourd travail, ils étaient énervés et ne faisaient constamment que bouger ! *(Skrigneg)*

➢ **Mil-inervet** : Surexcité (-e) / Très énervé (-e) ; **Mil-inervet oain** : J'étais très énervée *(Plouïe)*

**ENESENN** [e'ne:zən] : [***enesenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [ene'zɛnu]) ; Île

**War ur sort enesenn on bet lussañ** : Je suis allée chercher des myrtilles sur une sorte d'île *(Plouïe)* ; **War un enesenn lec'h n'eus na bod na brank na kleuñ e-bed** : Une île où il n'y a ni rameau ni branche ni aucun talus *(An Uhelgoat)*

**EÑFIRMIER** [ɛ̃'firmjər] : [***iñfirmier*** 1992] n.m. (pl. **-ien** [ɛ̃fir'mjɛrjən]) ; Infirmier / **EÑFIRMIÉRES** [ɛ̃fir'mje:rəz-s] : n.f. (pl. **-ed** [ɛ̃firmje're:zəd-t]) ; Infirmière

✗ *cf.* : ***amïeges, dokteur, medissin***

**Ur ginterves ma, eñfirmiéres ba Paris** : J'avais une cousine, infirmière à Paris *(Lokarn)* ; **Neuhe oa ket eñfirmierései na nintra na mann e-bed !** : Il n'y avait alors ni infirmières ni rien du tout ! *(Skrigneg)* ; **Mond ga'r seures d'o(be)r pikurennou, houmañ oa eñfirmiéres, bet 'h o(be)r troiou ar mod-se** : Aller avec la bonne sœur faire des piqûres, elle était infirmière, à faire des tours comme ça *(Poullaouen)* ; **Un eñfirmier, pe un eñfirmiéres, teu deuh ar mintin da roiñ lousou dèi, da wiskañ an dilhad dèi ha da welc'hañ (a)nê ha-toud** : Un infirmier, ou une infirmière, vient le matin lui donner ses médicaments, la vêtir et laver ses vêtements et tout *(Plouïe)* ; **Matrehen (e)vel fakteur, ba'r Postou da labourad mod-all, petrame(d) eñfirmiéres, petram an elektrissite, petrame(d) ba an SNCF** : Peut-être comme facteur, dans les Postes pour travailler autrement, ou-bien infirmière, ou-bien l'électricité, ou-bien à la SNCF *(Plourac'h)*

**ENGROES** ['eŋgrwez-s] [***eñgroës*** 1732] n.m. (pl. **engroejou** [eŋ'grwe:ʒu]) ; Foule

✗ *syn.* : ***bern, kouchad***

**War hom lerc'h demp-ni oa un engroes** : Il y avait une foule nous suivant *(An Uhelgoat)*

**ENKARDAÑ / EKARDAÑ / INKARDAÑ** [e(ŋ)'kardə] [iŋ'kardə] : [***encardaff*** 1499] vb. ; Carder

**Inkardet vije ar gwlan ga'r merc'hed** : C'étaient les femmes qui cardaient *(Plouïe)* ; **Da zigentañ vije daw inkardañ ! An dra-he oa sterd d'o(be)r !** : Au tout départ il fallait carder ! C'était dur à faire ! *(Ar Fouillez)* ; **Ha re brêdet ah(e) ga gwlan du 'e, vïe livet ar gwlan ha vïe inkard' ha neet !** : Et aussi ceux (les bas) qui étaient tricotés avec de la laine noire, on teintait la laine et elle était cardée et filée ! *(Kolloreg)* ; **Hag vïe lakeet an dra-h(e) d(a) sec'h(añ) ha goud(e)-se vïe inkardet ha go(ude)-se neuhe vïe neet** : On mettait ça à sécher et ensuite on cardait et c'est ensuite alors qu'on filait *(Kolloreg)*

**ENKARDOUR / EKARDOUR / INKARDOUR** [e(ŋ)'kardur] [iŋ'kard(ur)] : [***encarder*** 1499 ; ***incardour*** 1723] n.m. ; Cardeur

✗ *cf.* : ***karr-neo-gwlan***

**Me meus mé inkard' papred ! Me m(eu)s un' ba'r halatas ! Me zo moien din inkard(añ) gwlan !** : Moi j'ai toujours mon cardeur ! J'en ai un dans le grenier ! Moi j'ai la possibilité de carder de la laine ! *(Plonee)* ; **Goûd walc'h ret gwech-ell vise merc'hed 'tond d'an tïer da neo gwlan, ekardañ 'nê ga un ekardour hag da lakad 'nê d'o(be)r un neud gate** : Vous savez bien qu'autrefois les femmes venaient dans les maisons filer la laine, la cardait munis d'un cardeur et en faisait des fils *(Ponvel)*

**ENOR** ['eːnɔr] : [***enor*** 1499] n.m. (pl. **-iou** [e'nɔrju]) ; Honneur

✗ *m. comp.* : ***plac'h-enor*** ; *m. dér.* : ***disenor***

**An devechou kentañ ma bet an enor da zougen (a)naoñ** : Les premières journées où j'ai eu l'honneur de le porter *(An Uhelgoat)*

➢ **Be un enor da *ub.*** : Être un honneur pour *qqn.* ; **An dra-he oa un enor dèi** : C'était un honneur pour elle *(Skrigneg)*

**ENORABL** [e'noːrəb-p] : [***enorabl*** XVIᵉ] ad. ; Honorable

**Deut so tud enorabl** : Il est venu des gens honorables *(An Uhelgoat)*

**ENORIÑ** [e'noːrə] : [***enoraff*** 1499] vb. ; Honorer

**Enoriñ Doue** : Honorer Dieu *(An Uhelgoat)*

**EÑSEMINAÑ** [ɛ̃se'mi.n(ə)] : vb ; Inséminer

**Eñsemin (a)nê vis(e) gwraet war-lerc'h, seto vis(e) eñsemin(et) ar pezh pa c'hoant heñ ! Vis(e) ket lak(et) ur biketen d'ar gaseg, med boñ... Sañs(et) dé gaoud un eubeul bihannoc'h** : On les inséminait ensuite, tu inséminais donc ce que tu voulais hein ! On ne mettait pas une biquette pour une jument, mais bon… Censément pour obtenir un poulain plus petit *(Kleden)*

**EÑSKRIPSÏON / EÑSKRIPSIOÑ** [ɛ̃skri'psijən] [ɛ̃skri'psjɔ̃] : n.f. (pl. **eñskripsionou** [ɛ̃skri'psjɔ̃ːnu]) ; Inscription

**Kalz eñskripsionou zo** : Il y a beaucoup d'inscriptions *(Plouïe)* ; **Set(u) zo bet passeal kant eñskripsioñ duzhtu ar bloavezh kentañ !** : Il y a donc tout de suite eu au-delà de cent inscriptions la première année ! *(Plouïe)*

**EÑSKRIVAÑ** [ɛ̃s'kriːv(ə)] : [***enskriva*** 1931] vb. ; Inscrire

**Na 'n-om eñskriv' an dud** : Les gens s'étaient inscrits *(Plouïe)* ; **Mamp dessidet lar heñi (e-)bed (a)ha(no)mp oa aet da 'n-om eñskriviñ !** : Nous avions décidé que aucun d'entre nous n'irait s'inscrire ! *(Plouïe)* ; **Me oa sañs(e)t da 'n-om eñskriviñ ba'r mêri 'vi(d) mond da labour(a)d d'an *Allemagne*** : J'étais censé m'inscrire à la mairie pour aller travailler en Allemagne *(Plouïe)*

**EÑSTALIÑ** [ɛ̃s'tɑːl(i)] : vb. ; Installer

✗ *syn.* : ***diaseañ***

**Ha oa 'n-im eñstalet ba un tamm ferm vihen ba Plonee** : Et il s'était installé dans une toute petite ferme à Plonevez-du-Faou *(Lannedern)* ; **Ar c'hig vis(e) detailh(et) ha vis(e) eñstal' war un daol ene** : La viande y était détaillée et installée sur une table *(Kareis)* ; **Me d'eñstaliñ ma zraou barzh ha 'h amp d'ase(o), zo kado(r)iou ha-toud !** : J'installe mes affaires dedans et nous allons nous asseoir, il y a des chaises et tout ! *(Plourac'h)* ; **Ha oa deuet Jañ-Maï ga i benvijou, eñstal(et) ar bank-artisan ba'r grañj** : Et Jean-Marie était venu munis de ses outils, l'établi fut installé dans la grange *(Kleden)* ; **Mond da chechañ war kordenn ar vegenn oa eñstalet barzh un tammig loch tôet ga banal** : Aller tirer sur la corde de la pointe qui était installée dans une toute petite hutte couverte de genêt *(An Uhelgoat)* ; **Entremont na eñstalet bako a-raog mamp gwraet nem ! Nem oa c'hoa(r)i ga bidoniou c'hoazh, tàemp da haloupad an heñchou** : Entremont avait installé des bacs avant que nous ne le fassions ! Nous jouions encore avec des bidons, nous venions parcourir les routes *(Karnod)*

➢ **En-om eñstaliñ** : S'installer ; **Ha heñw 'n-om eñstal' ba lein ar grapenn** : Et il s'installe au sommet de la grimpée *(Kleden)* ; **'N-om eñstal' a ra ur bern tud bremañ ha na jomont ket pell alïes** : Énormément de gens s'installent de nos jours et ils ne restent souvent pas longtemps *(Plouïe)*

**ENTRETANT** [ɑ̃ntrətɑ̃n] : [***etretant*** XVIII] ad. ; Entre-temps

**Hag ar lou(a)rn oa passeet entretant, debet ar lapoussou toud** : Et le renard passa entre-temps, il mangea tous les poussins *(Landelo)*

**EN-UR** ['nɔr] ['nœr] : [***en on*** 1530 ; ***en vn*** 1622 ; ***en ur*** 1688] conj. ; En / Tout en (résultative indirecte)

✗ *cf.* : ***dre, e-serr, e-skeud, gad***

**'N-ur lenn e lewr ahe** : En lisant son livre là *(An Uhelgoat)* ; **Gwelet meus un dèn 'n-ur vond** : J'ai vu un homme en allant *(Berrien)* ; **Un devezh, 'n-ur basseal bourk Bolazeg** : Un jour, en passant le bourg de Bolazeg *(Skrigneg)* ; **Pet(r)a oas à houll diganin damait 'n-ur zond ahe ?** : Que me demandais-tu tout à l'heure en venant là ? *(Skrigneg)*

➢ **En-ur ober** [nɔr'(h)ɔːr] : En (durée) ; **Oh ! Me a ra ma rubarb 'n-ur o'r ugent munut** : Oh ! Moi je fais la rhubarbe en vingt minutes *(Skrigneg)* ; **Ha pezh ar re-all lakè un devezh d'o(be)r, pe un devezh-hanter, hemañ neuhe a ree an dra-he 'n-ur 'h o'r div eur-harolaj ! Ha diboan !** : Et ce que les autres mettaient une journée à faire, ou une demi-journée, il faisait ça alors en deux heures d'horloge ! Et sans peine ! *(Skrigneg)*

**EÑVANTAÑ / AÑVANTAÑ** [ɛ̃'vɑ̃ntə] [ɑ̃'vɑ̃ntə] : [***inuenti*** 1659] vb. ; Inventer

✗ *syn.* : ***empentañ***

**Ya me meus eñvantet an dra** : Oui j'ai inventé la chose *(Plouïe)* ; **Med go(ude)-se oa eñvant' ar brabañ** : Mais ensuite le brabant fut inventé *(Speied)* ; **Piw-an-diaoul neus eñvantet ar labour ??!** : Qui diable a donc inventé le

travail ??! *(Poullaouen)* ; **Ah ya, sell na eñvantet neuhe, houzoh walc'h** : Ah oui, donc elle avait alors inventé, vous savez bien *(Skrigneg)* ; **Goûd a houz(e)s ga piw é eñvantet ar musik ?** : Tu sais par qui est inventé la musique ? *(Skrigneg)* ; **Re war-dro amañ v(o)a bet eñvañtet ga'n... Pezh-ano ?** : Celle des alentours ici furent inventées par... Quel nom ? *(Pleiben)* ; **Rank a rain añvantañ un dra bennag un dro (a)darre** : Je vais devoir inventer quelque chose une fois de plus *(Plonee)* ; **Nin na c'hoarïell(ou), me(d) nin ouïe c'hoa(r)i d'ar mar(e)-t(e) heñ ! Ha nin eñvañte 'nê hoñ-hun !** : Nous avions des jouets, mais nous savions jouer à cette époque hein ! Nous les inventions nous-même ! *(Plonee)* ; **An dra-he é ar skoliou Diwan hag ar re-he neus eñvantet pochou ha' n'egzistont ket ba'r vro amañ gi-mañ, deus pe-lec'h teu, me n'ouzon ket !** : Ce sont les écoles Diwan et ils ont inventé des mots qui n'existent pas dans le coin ici, d'où ça vient, je n'en sais rien ! *(Lannedern)*

**EÑWN** ['ẽ:w(ə)n] ['ɛ̃:w(ə)n] : [***eann*** 1718] n.m. ; Droiture (ce qui est droit)

➢ **Dre-eñwn** : Directement / En droiture ; **Mestr ar vag neuhe v(o)a ket bet gouest da gass 'nèi war-eñwn ha 'sarr tond a-maes deus sklus Rosvegen a v(o)a-hi dre-eñwn ba'r pont Ty-Men ha aet toud d'an traoñ** : Alors le maître du bateau ne fut pas capable de le faire aller droit et tout en sortant de l'écluse de Rosvegen, il alla en droiture dans le pont de Ty-Men et alla vers le fond *(Pleiben)*

**EÑWN** ['ẽ:w(ə)n] ['ɛ̃:w(ə)n] : [vx. br. ***eunt*** ; ***effn*** 1499 ; ***eun*** 1633] ad. ; Droit (-e)

✗ *m. comp.* : ***en-eñwn, war-eñwn***

**Hezh so un dèn rik, un dèn eñwn** : C'est une personne probe, une personne droite *(Plouïe)* ; **Pugur wichou ar vugale chom sac'het hag a vije red laken ar penn eñwn hag ar re-gozh a ouïe o(be)r, serten ya** : Puisque parfois les enfants restent bloqués et il fallait mettre la tête droite et les anciens savaient faire, certains oui *(Skrigneg)*

➢ **Lakad eñwn** : Rectifier (une courbe) ; **N'eus ket ken biskodou, laket toud eñwn !** : Il n'y a plus de sillon oblique, tout est rectifié *(Poullaouen)*

**EO** [ɛw] : interj. ; Si ! (cf. **yeo**)

**EOR** [ewr] : [***eaur*** 1633] n.m. (pl. **-iou** ['ewrju]) ; Ancre

✗ *m. comp.* : ***beg-eor***

**EOST** ['ɛɔs(t)] [ɛs(t)] : [***eaost*** 1464] n.m ; Août / Époque de la moisson / Moisson / Récolte

✗ *m. comp.* : ***dieoul-an-eost, mis-eost***

◆ Époque de la moisson ; **Med wechou pa vije poent d'o(be)r fest ar mikanik ba'n eost** : Mais parfois lorsqu'il était temps de faire la fête du battage à l'époque de la moisson *(Berrien)*

◆ Moisson ; **Ya goud(e) an e'st vise kaled 'è** : Oui après la moisson c'était dur également *(Ponvel)* ; **An dra-he oa kemed drastañ an eost** : Ce n'était que ravager la moisson *(An Uhelgoat)* ; **(A-)wechou vijent laket war ar melchen fresk ahe goud(e) an eost** : Parfois on les mettait sur du trèfle frais là après la moisson *(Skrigneg)* ; **Jerret ar pellachou pé vis(e) dornet an e'st ha vis(e) ka(v)et da lakad ba'r gwil(e) !** : On ramassait les balles lorsqu'on battait la moisson et on en trouvait pour mettre dans le lit ! *(Ponvel)* ; **Seto oa ba mar(e) an est, matre'n oa bet un espess harne, gurun matre'n oa bet** : C'était donc à l'époque de la moisson, il y avait peut-être eu une espèce d'orage, peut-être du tonnerre *(Kleden)* ; **Deus an hañw vis(e) traou-all, vis(e) ar falc'hadeg hag ar voenn hag an eost !** : L'été il y avait d'autres choses, il y avait le fauchage, la fenaison et la moisson ! *(Lannedern)* ; **Nign gwech-all, namp keme(d) ar fa(l)c'h hag ar falz dé droc'hiñ toud an eost hag ar foenn !** : Nous, autrefois, nous n'avions que la faux et la faucille pour couper toute la moisson et le foin ! *(Sant-Wazheg)* ; **Na be-vech pé vije laket ed ba'r re-he, pe vije deut a-benn vije deut mis-even ahe pe ar mod-se teue toud an alc'hweenn war-horr(e) ha tro-dro an eost barzh ar park** : Chaque fois lorsque l'on mettait du blé dans ceux-là, lorsqu'il venait avant le mois de juin à peu près toute la ravenelle venait en surface et autour de la moisson dans le champ *(Plouïe)*

➢ **Gouel ar Werc'hes hanter-eost** : Fête de l'Assomption

**EOSTIG** ['ɛ:stig-k] : [vx. br. ***aostic*** ; ***eaustic*** 1499] n.m. ; Rossignol (ornithologie)

**Aha ! An e'stig !** : Aha ! Le rossignol ! *(Plourac'h)*

**EOSTIÑ** ['ɛwstə] : [***eaustiff*** 1633] vb. ; Moissonner

**Me houllo digantoñ an droad d'eostiñ** : Je lui demanderai le droit de moissonner *(An Uhelgoat)*

**E-PAD** [pa(d)] : [***epad, epat*** 1659] prép. ; Pendant

✗ *cf.* : ***keid, pad***

**'Pad sin'vechou** : Pendant des semaines *(Pleiben)* ; **An dra-he meus ket bet gwelet 'pad pell** : Je n'ai pas vu ça pendant longtemps *(Plouïe)* ; **Mis-ar-voennou oa bet ar glô 'pad ar mis-toud** : Il a plu pendant tout le mois de juillet *(Plouïe)* ; **Me zo bet 'pad ma buhe-toud labourer-douar** : J'ai été agriculteur pendant toute ma vie *(Plonee)* ; **Ar melchen-glas a bade 'pad an hañw pé vis(e) troc'het, me(d) 'benn ur mis goude hïe 'n traou-all (a)darr(e) hag a gontinüe 'pad an hañw** : Le trèfle des prés tenait pendant l'été lorsqu'on le coupait, mais un mois après tu avais les autres à nouveau et ça continuait pendant l'été *(Skrigneg)*

➢ **Glô kreis-te / Glô 'pa'n de** [pɑ̃n'de.] : Pluie à midi / Pluie tout le jour (dict.) *(Plouïe)*

- ➢ **Ha 'pad keid-se** : Et pendant ce temps-là ; **Ha 'pad keid-se vise mouchet ar sent, vise vall an amzer ! Vise yin ha-traou ar mo(d)-se** : Et pendant ce temps-là on voilait les saints, le temps était mauvais ! Il faisait froid et des trucs du genre *(Lokarn)*
- ➢ **'Pa'n de** [pɑ̃n'de.] : Toute la journée ; **Troiñ-ha-dizroiñ 'pa'n de !** : Tourner en rond toute la journée ! *(Plouïe)* ; **Ha chom gwleb 'pa'n de goud(e)-se !** : Et rester mouillée toute la journée ensuite ! *(Plonee)*
- ➢ **'Pad ar c'heid-se** : Pendant ce temps-là ; **Ha 'pad ar c'heid-se vé ar saout 'h ee da làerezh ha goud(e) vije ur frêadenn pa zigouees ba'r gêr** : Et pendant ce temps-là les vaches allaient voler, ensuite c'était une fessée quand tu arrivais à la maison *(Berrien)*

**E-PLASS / BA-PLASS** [plas] [ba'plas] : prép. & loc. adv. ; À la place de / À l'emplacement de / Au lieu de

✗ *cf.* : ***amplassamant, e-lec'h, plass***

◆ À la place de ; **Hag Yves ba'r c'hreis 'plass ar person** : Et Yves au centre à la place du recteur *(Lokmarïa)*

◆ À l'emplacement de ; **Ba-plass an tan, oa tamm tan e-bed** : À l'emplacement du feu, il n'y avait aucun feu *(Plonee)*

◆ Au lieu de ; **Eh ! Sete 'plass pêo an dra-he** : Eh ! Donc au lieu de payer ça *(Skrigneg)* ; **Ar merc'hed, 'plass o(be)r ar labour 'vel oa laret dê ga o mamm** : Les filles, au lieu de faire le travail comme leur mère leur avait dit *(Karnod)* ; **Med kalz anê, 'plass lakad o zreid dindan an daol, 'h é o venn a'h ee dindan !** : Mais beaucoup d'entre eux, au lieu de mettre leurs pieds sous la table, c'était leur tête qui allait en dessous ! (saoul) *(Plourac'h)* ; **Ha reegn kime galoupad war-lerc'h an deñ(ved), 'plass mond da droc'h e hent daoñ 'h eegn war e lerc'h** : Ils ne faisaient que courir après les moutons, au lieu de lui couper la route, ils le poursuivaient *(Lokmarïa)* ; **Gwelloc'h gantañ lakad i annoarésed keit-ha oagn yowank pa reegn kemed eskorn ha kig, 'plass o(be)r loueou bihen ha laezh** : Il vaut mieux pour lui qu'il mette ses génisses tant qu'elles sont jeunes lorsqu'elles ne font que des os et de la viande, au lieu de faire des veaux et du lait *(Kallag)* ; **Pé vije e(rr)o ba'r yêr deus ar skol, 'plass mond d'o(be)r an deuvoariou ba'r gambr 'vel vé gwraet an de-hedu, me ga(v)e emsa mond da joukour ma zad pe mamm d'o(be)r un dra menneket 'vel vije emm d'o(be)r** : Lorsqu'on arrivait à la maison de l'école, au lieu d'aller faire ses devoirs dans la chambre comme on fait aujourd'hui, je préférais aller aider mon père ou ma mère à faire quelque chose selon les besoins *(Pluskelleg)*

- ➢ **An dra-he vije 'h ober e-plass** : C'était en lieu et place de ; **An dra-h(e) vïe 'h o(be)r 'plass ar sirïou gwech-all !** : C'était, autrefois, en lieu et place des scieries ! *(An Uhelgoat)*
- ➢ **Ba e blass** : À sa place ; **Ba he flass dindan ar bufed** : À sa place sous le buffet *(Skrigneg)* ; **Yao ! Ma vé o zud 'chikour 'nê ! 'H o(be)r ar labour ba o vlass !** : Si ! Si leurs parents les aident ! Faire le travail à leur place ! *(Lannedern)* ; **Toullet anê toud ha laket (a)nê braw ba'r vouest en-dro ha lak anê ba o blass** : Elle les troua tous et les remit bien dans la boîte et les remit à leur place *(Sant-Hern)* ; **Diroud(et) un tammig, pass tre ! Daw vé dèi chom ba he flass, mod-all vïe da lak anèi en-dro !** : On enlevait un petit peu la roue, pas complètement ! Il faut qu'elle reste en place, sinon il fallait la remettre ! *(Laz)*
- ➢ **Dond ba-plass *ub.*** : Venir prendre la place de *qqn.* ; **Ha petra ra an heñi zo deut ba e blass ?** : Et que fait celui qui est venu prendre sa place ? *(Plouïe)*
- ➢ **Mond ba-plass *ub.*** : Aller (prendre / à) la place de *qqn.* ; **'Ho kime dizroiñ toud ha 'h i ba da blass !** : Tu n'auras qu'à faire demi-tour toute et tu iras à ta place ! *(Plouïe)*

**EPOUVANTAILH** [epu'vɑ̃ntaʎ] : n.m. ; Épouvantail

✗ *syn.* : ***paotr-kozh, spont-brini***

**Ar wech-mañ n'é ket un epouvantailh oa** : Cette fois-ci ce n'était pas un épouvantail *(Plonee)*

**ERC'H** [ɛrh] [erh] : [***erch*** 1499] n.m. ; (de la) Neige

✗ *cf.* : ***kler, skorn***

**An erc'h (a-)benn vé klouar deuñ** : La neige fond dès-lors que le temps est clément *(Plouïe)* ; **E(rr)o so erc'h, koueo ra fulaj** : Il y a de la neige qui arrive, il tombe des flocons *(Kergrist)* ; **Pé vé an erc'h war an douar, vé yin !** : Lorsqu'il y a de la neige sur le sol, il fait froid ! *(Lokarn)* ; **Kar ar yir welont ket sklêr ga'n erc'h** : Car les poules ne voient pas clair à cause de la neige *(Karnod)* ; **Ken tiw an erc'h war an douar (e)vel eh é !** : La neige si épaisse sur le sol ! *(Skrigneg)* ; **Glô a ree ga deliou erc'h neuhe d'ar his-se** : Il pleuvait mêlé de flocons de neige à cette époque-là *(An Uhelgoat)* ; **Daoust ha m(a) oa an erc'h war an dou(a)r** : Malgré la neige qui recouvrait le sol *(Skrigneg)* ; **Lur(e) meus mond war an heñchou blam d'an erc'h** : J'appréhende d'aller sur les routes à cause de la neige *(Kergrist)* ; **Erc'h vé, med kler ha skorn vé ket kin (e)vel gwech-all** : Il y a de la neige, mais il n'y a plus de couche de glace et du gel comme autrefois *(Poullaouen)* ; **Torr(e)t ar bodou deus-hè 'e, gand ar bouesañs deus an erc'h war'nê !** : Leurs branches également cassées par la pesanteur de la neige sur elles ! *(Lokarn)* ; **Beñ an erc'h war an douar vijes ket voien d'ond er maes da labourad** : Ben la neige sur la terre tu ne pouvais pas sortir pour travailler *(Skrigneg)* ; **Pé tàè 'n a(v)el deus an *nord-ouest* ahe gis-s(e) ga yin ha glaw, erc'h wechou** : Lorsque le vent venait là du nord-ouest accompagné du froid et de la pluie, parfois de la neige *(Kleden)* ; **Ya ! C'hwec'h si(zhu)n an erc'h war an douar ha vise red dond d'ar bourk am(añ) da gerc'hed bar(a) ha-traou !** : Oui ! Six semaines de neige et il fallait venir ici au bourg pour chercher du pain et autres ! *(Lokarn)*

- ➢ **Dour-erc'h** : (de la) Neige fondue ; **Ba-am(añ) vis(e) ket keme(nt)-s(e) erc'h, med d'ar mareou-se memes-tra heñ ! Dour-erc'h ma peus c'hoant, yin** : Ici il n'y avait pas tant que ça de neige, mais à ces époques quand-même hein ! De la neige fondue si tu veux, froide *(Kleden)*
- ➢ **Erc'h-du** : Vent et neige ; **Erc'h-du zo bet damai** : Tout à l'heure il y avait du vent et de la neige *(Plouïe)*
- ➢ **Fulenn-erc'h** : Flocon de neige (cf. **fulaj**) ; **Fulennou-erc'h gouev ar mitin-mañ, med teuñiñ rant** : Il y a des flocons de neige qui tombent ce matin, mais ils fonderont *(Poullaouen)*

- **Ober erc'h** : Neiger ; **An dra-he oa pad an gooñw ha yin oa, kajimant ree erc'h !** : C'était pendant l'hiver et il faisait froid, il neigeait quasiment ! *(Skrigneg)*
- **Pa vé erc'h war an douar / Ne vé na tomm na klouar** : Quand la neige recouvre le sol il ne fait ni chaud ni doux
- **Un uhelder erc'h** : Une hauteur de neige ; **Ha vise keme(d) un tamm ridenn ar mo(d)-se ba-kreis an hent hag un uvel'er erc'h partoud !** : Et il n'y avait qu'une petite ligne tracée comme ça au milieu de la route et partout une hauteur de neige ! *(Lokarn)*

**ERC'HANT** ['ɛrhən] : coll. ; (de l') Argent (cf. **arc'hant**)

**EREN** ['e:rən] : [***eren*** 1499] vb. (p.p. **ereet** [e're:d-t] **er(e)t** [ert]) ; Lier / Ligoter

◆ Lier ; **Un' pe zow (é) tistropañ war o lerc'h, un'-all 'h eren** : Un ou deux dégageant ce qui a été coupé derrière eux, un autre les liant *(Poullaouen)* ; **Vise daw eren 'nê da wel, sete oa ket lïeusou, vïe daw hejañ 'nê** : Il fallait les lier pour voir, il n'y avait donc pas de lieuses, il fallait les secouer *(Ponvel)* ; **Mem lake 'nê prop ha goud(e) ga(v)es 'nê prop 'vi(d) eren 'nê !** : Je les mettais proprement et ensuite tu les trouvais propres pour les lier ! *(Pluskelleg)* ; **Hag ar pezh vise er't ga'r merc'hed war-lerc'h an droc'héres-vihen** : Et ce que les femmes liaient après la rameuse *(Kergloff)* ; **Ar plac'h renke taped un tamm partoud heñ ! Koulz tenn(añ) patat(e)s, pe 'h eren ed** : La femme devait presque tout faire hein ! Autant tirer les patates, ou lier le blé *(Kleden)* ; **Hag a zibelle kalz gwelloc'h hag a vije destumet goud(e)-se neuhe hag ereet neuhe (a)darr(e)** : Et la balle se détachait bien mieux et alors ensuite on le ramassait et on le liait de nouveaux *(Berrien)* ; **Houzh ar ree 'e gad an divac'h pe gad ur c'hrog ha vije gwraet un horzenn deusoute just, med red vije eren 'nèi 'e** : Elle utilisait aussi le tire-fumier ou le croc et on en faisait juste des gerbes, mais il fallait aussi la lier *(Berrien)*

◆ Ligoter ; **Hag ar vizher(e)nn a oa an hi(ni) dew neuhe da zerc'hen tomm ha goude vije eree(t) o zreig dê neuhen ga ur lass war-gourr(e) an dra-h(e), sell vij(e) ket riw !** : Et le lange c'était alors l'épais pour tenir chaud et après on leur ligotait les pieds avec un lacet par-dessus ça, donc ils n'avaient pas froids ! *(Skrigneg)*

- **Eren ur sac'h war *ub.*** : Lier *qqn.* dans un sac ; **Hag ur wich-all oa laket ba ur sac'h heñ ! Hag ereet ar sac'h warnoñ** : Et une autre fois il fut mis dans un sac hein ! Lié dans le sac *(Skrigneg)*

**ERMIN / DERMENIG** ['ɛrmin] [dɛr'me:nig-k] : [***ermin*** 1499 ; ***herminicq*** 1633] n.m. ; Hermine (zoologie)

**An dermenig zo 'è tammou, matreh(e) pass keme(nt)-se, hezh zo gwénn** : L'hermine, il y en a aussi quelques-unes, peut-être pas tant que ça, elle est blanche *(Laz)*

**ERRU / ERRO / ERRI / ARRI** ['ɛ.(r)w] ['ɛ.ro] ['a.j] [ari] ['ɛ.j] : [***arriu*** 1557] ad. ; Arrivé (-e) / (devant adj.) Devenu (-e)

✗ *cf.* : ***digoueo***

◆ Arrivé (-e) ; **E'o eint ba'n ti** : Ils sont arrivés dans la maison *(Plouïe)* ; **E'o é Yann d'ar gêr** : Yann est arrivé à la maison *(Landelo)* ; **Da-beteg ken a vi e'i d'i ti** : Jusqu'à ce que tu sois arrivé chez toi *(Berrien)* ; **An dra-he zo e'o dre-amañ** : C'est arrivé par ici *(Lokmarïa)* ; **Daon ! Piw zo e'i ahe ? Ahe zo klêt trous un oto !** : Diantre ! Qui arrive là ? Là on entend le bruit d'une auto ! *(Skrigneg)* ; **Erro an nos dija a-benn oa en-om ga(a)et gad un'...** : La nuit était déjà arrivée quand il en rencontra un... *(Berrien)* ; **Sete 'benn a vé e'i ahe his-se, bremañ zo deja ur mis so** : Donc avant qu'il n'arriva là comme ça, il y a maintenant un mois de ça *(Skrigneg)* ; **An tad-moualc'h, sañset, a-raog é a'i ar goañw, pé oa war beg ar wênn-bér, a gomañse kanañ** : Le merle mâle, avant l'arrivée de l'hiver, chantait paraît-il au sommet d'un poirier *(Mael-Karais)*

◆ Devenu (-e) ; **Houm(añ) oa e'i kozh !** : Elle était devenue vieille ! *(Skrigneg)* ; **Amañ (e)ma e'o gol drist ar chomajow** : Les bâtiments d'habitation sont devenus tristes *(Kergrist)* ; **Gwelet meus ar c'haner ba'n tele, e'o é hudur !** : J'ai vu le chanteur à la télé, il est devenu pitoyable *(Kergrist)* ; **Me rañw ket gantoñ kin, kar mé gein zo e'o kozh !** : Je ne l'utilise plus, car mon dos est devenu vieux ! *(Kleden)* ; **Hezh so e'o re gozh, n'é ket kap d'o(be)r mann e-bed** : Il est devenu trop vieux, il n'est plus capable de rien faire *(Karais)* ; **Ma mamm oa e'i kozh deja, surtoud d'ar mar(e)-se, me meus ket joñj (ne)med deuh ma mamm kozh !** : Ma mère était déjà devenue vieille, surtout à cette époque, je ne me rappelle que de ma mère vieille ! *(Skrigneg)*

- **Be erro** : (être en train d') Arriver ; **E'o (e)ma** : Il arrive *(Plouïe)*
- **Be erro ba ur serten oad** : Avoir atteint un certain âge ; **Med ar re oa kasemant e'o ba ur serten oad heñ** : Mais ceux qui avaient quasiment atteint un certain âge hein *(Kleden)*
- **Be erro bras** : Avoir grandi ; **Hag e-se ar mab oa e'o bras ha 'h ee d'ar skoul bemde** : Et donc le fils avait grandi et allait à l'école tous les jours *(Sant-Hern)*
- **Be erro cheñchet e spered** : Être d'une autre mentalité ; **An dra-he zo 'vid tud hag é e'i cheñchet o spered ! N'é ket possubl lar omp é selled deuh an dra-he ! N'eus na moueñ na lost !** : Ça c'est pour des gens qui sont d'une autre mentalité ! C'est pas possible que nous soyons en train de regarder ça ! Ça n'a ni queue ni tête ! *(Skrigneg)*
- **Be erro daw** : Avoir fallu ; **Ha go(u)d(e)-se oa e'o daw disac'h anê ga un trakteur** : Et ensuite il avait fallu les dépanner à l'aide d'un tracteur *(Speied)*
- **Be erri didouched** : Avoir grandi / Être devenu (-e) plus grand (-e) ; **Hag a ni, pa oamp e'i didouched** : Et nous, lorsque nous étions devenus plus grands *(Skrigneg)* ; **E'i é didouched, brem(añ) é bras !** : Elle a grandi, maintenant elle est grande ! *(Skrigneg)*
- **Be erri (en / ba) ur serten oad** : Avoir atteint un certain âge / Être d'un certain âge ; **Sete ma mamm deja oa e'i 'n ur serten oad** : Ma mère avait déjà atteint un certaine âge *(Skrigneg)* ; **Med ar re oa kasemant e'o ba ur serten oad** : Mais ceux qui avaient quasiment atteint un certain âge *(Kleden)* ; **Ma dad oa e'o ur serten oad pé oan-m(e) ganet, pigur me oa ar yowankañ** : Mon père avait atteint un certain âge lorsque je naquis, puisque j'étais la plus jeune *(Ponvel)* ; **Pé vêr yowank 'hend-ell vé tammou miser é klosañ 'nê gan ar penn-dowlin**

**dape tomm ha oamp ket ken abitüet 'vel re e'o serten oad 'è 'vid troiñ anê, med boñ… Mod-se vé disket !** : Sinon lorsqu'on est jeune c'est un peu la misère pour les enclore avec le genou, tu attrapais chaud et nous n'étions pas non-plus autant habitués que ceux d'un certain âge pour les tourner, mais bon… C'est comme ça qu'on apprend ! *(Pluskelleg)*

- **Be erro etre an orz hag ar yenn** : Être entre la vie et la mort (m-à-m : Être entre la masse et le coin) ; **Hezh so e'o 'tre an orz hag ar yenn** : Il est entre la vie et la mort *(Karais)*
- **Be erro + *eur*** : Être déjà + *heure* ; **Pudur oa e'i pedi'r pe bemp eur** : Puisqu'il était déjà seize ou dix-sept heures *(Skrigneg)*
- **Be erro skuizh** : (s') Être fatigué (-e) ; **Med e'o oan skuizh ! : Mais je m'étais fatiguée !** *(Skrigneg)*
- **Be erro tost da + *eur*** : Être près de + *heure* ; **Pé oa e'o tost da unneg eur** : Lorsqu'il fut près de onze heures *(Landelo)*
- **Be erro tost ar marw daoñ** : Être au seuil de la mort ; **Hemañ ma'hat zo e'o tost ar marw daoñ, n'ey ket pell kin** : Il est probablement au seuil de la mort, il n'ira plus très loin *(Skrigneg)*
- **Be erro yell** : Avoir perdu de son panache ; **Erro é yell** : Il a perdu de son panache *(Plouïe)*
- **Be erro war e hourdeiou** : Être à l'article de la mort ; **E'o é war he gourdeiow** : Elle est à l'article de la mort *(Kergrist)*
- **Erro da gerc'had *udb.*** : Venu (-e) chercher (prendre) *qqchose* ; **E'o on da gerc'h' ma disglai ma lesket amañ dec'h** : Je suis venu chercher mon parapluie que j'avais laissé ici hier *(Ponvel)*
- **Erri en oad eh é** : À l'âge qu'il (/elle) a ; **Eo-eo ! E'i en oad eh é hag ar re-all zo bras deja ! Oamp ket sell da veañ kin** : Si-si ! À l'âge qu'elle a et les autres sont déjà grands ! Nous n'avions plus prévu d'en avoir (des enfants) *(Skrigneg)*
- **Erro é pell gantañ** : Il est au bout du rouleau (m-à-m. il est arrivé loin avec lui) *(Kergrist)*
- **Erro é poent (din) / Poent é (din)** : Il est temps pour moi ; **E'i é poent din mond a-benn taped ma zreñ !** : Il est temps que je m'en aille pour avoir mon train ! *(Skrigneg) ;* **E'o é poent da zond da gowess ha da gomunïañ** : Il est temps de venir se confesser et communier *(Lokmarïa)* ; **Ha oan choñj pe-naos oa e'o poent din mond da gowess** : Et je pensais qu'il était temps que j'aille me confesser *(Lokmarïa)*
- **Zo erro tost amañ bremañ** : Se rapproche maintenant (pour une date) ; **Voar goal(a)-goañw zo e'o tost am(añ) brem(añ) : An devezh kentañ mis-tu !** : La foire de la Toussaint se rapproche maintenant : Le premier jour du mois de novembre ! *(Kareis)*
- **… zo e(rr)o !** : … voilà ! ; **Oh !!! Te zo e'o ! Me oa 'hond da gomañs 'h o(be)r ma menaj !** : Oh ! Te voilà ! Je commençais juste à faire mon ménage ! *(Skrigneg)*

**ERRUED / ARRUED / ARRUIÑ / ARRÏOU** [ɛ'ryːə(d-t)] [a'ryːə(d-t)] [a'ryːi] [a'riw] : [***arrivout*** 1530] vb. ; (y) Arriver / Parvenir / Réussir / Se produire

✗ *syn.* : ***digoueo** (réussir)* ***dond a-benn, reüssissañ***

◆ (y) Arriver ; **A-benn errued ba'r gêr** : Avant d'arriver à la maison *(Plouïe)* ; **Set(u) vanke kalz mignoc'h amzer d'an dud d'errued hañ !** : Ça prenait donc beaucoup plus de temps aux gens pour arriver hein ! *(Plouïe)* ; **Arruet, na gwelet (a)nê tond, heñw chet i bissiklèt ba'r voss** : Arrivé, il les vit venir, il jeta sa bicyclette dans le fossé *(Kleden)* ; **Oh beñ ma é kap ar re-ell d'arruiñ matre'n visen kap d'o(be)r 'e !** : Oh ben si les autres sont capables d'y arriver peut-être que je pourrais le faire aussi *(Kallag)* ; **Ha pé oaint erruet, neugn goullet gantañ ma soupsone un dèn menneket** : Et lorsqu'ils arrivèrent alors, ils lui demandèrent s'il soupçonnait quelqu'un *(Kergrist)* ; **Eh Jean ! Deus da wel 'nê ! Tamaig 'h es da wel 'nê 'h arrïou ba Brest a(ho)nt** : Eh Jean ! Viens les voir ! Tout à l'heure tu vas les voire arriver là-bas à Brest *(Karnod)* ; **Un' é erruet deus un tu deus ar wênn, an heñi-all ba'n tu-all, sete oaint bet oblij da jom ene** : Un est arrivé d'un côté de l'arbre, l'autre de l'autre côté, ils étaient donc obligés de rester là *(Plouïe)* ; **Ar re-he a neus renket labourad kalz warni (a-)benn errued ahe, kar toud an dud n'erruent ket ahe !** : Ils ont dû beaucoup travailler pour arriver là, car tout le monde n'arrive pas là ! *(Plourac'h)* ; **An annoarésed vije sa(v)et ba ur feurm-all ha erruign neu'n tro eizh mis, naw mis ba ur beurajenn tal-kichenn ar stabul** : On élevait les génisses dans une autre ferme et elles arrivent alors aux environs de huit mois, neuf mois dans une pâture à côté de la stabulation *(Kallag)*

◆ Parvenir ; **Ur menaj mad a reñke d'en-em jikour, (e)n-om gleo o dow, ar re-he errue mad ma (e)n-em jikourent** : Un bon ménage devait s'entraider, s'entendre, ils y parvenaient s'ils s'entraidaient *(Berrien)*

◆ Réussir ; **Ga diskiñ erro an nen** : On réussit en apprenant *(Berrien)* ; **Ga labourad erro an nen** : On réussit par le travail *(Berrien)* ; **Errue ket mad an traou gantoñ** : Il ne réussissait pas bien ce qu'il faisait *(Plouïe)*

◆ Se produire ; **Petra zo erru' du-he neuhe ?** : Ah ! Que s'est-il produit chez toi ? *(An Uhelgoat)* ; **Ah nann, pass dre amañ, meus ket gwelet an dra-he errued** : Ah non, pas par ici, je n'ai pas vu ça se produire *(Plouïe)*

- **Beañ errüet en-dro** : Être de retour ; **Pa oa errüet en-dro na gouïet oa marw e wreg** : Lorsqu'il fut de retour, il sut que sa femme était morte *(Plourac'h)*

**ERW** ['ɛːrw] ['ɛːrɔ] : [vx. br. ***eru***] n.f. (pl. **irvi** ['iːrvi]) ; (haut du) Sillon / Planche

✗ *syn.* : ***ant*** ; & *cf.* : ***beskell, beskodenn***

**Irvi bihen vise gwraet ba'r mene ha vise hadet segal ha topinambour, oa ket patates d'ar mare-te** : On faisait des petits sillons dans la montagne et on semait du seigle et des topinambours, il n'y avait pas de patates à cette époque-là *(Berrien)* ; **Mi lak ma chalotes war an erw blam dê da vi sec'h kuit da vreinañ, 'kichenn hi lak 'nê ba'n ant** : Moi, je mets mes échalotes sur le haut du sillon afin qu'elles soient sèches et ne pourrissent pas, alors qu'elle les met dans le creux *(Poullaouen)*

**E-SE** [e'zeː] : adv. & conj. ; De toute façon / Donc

✗ *m comp.* : ***hag e-se*** ; & *cf.* : ***sè !***

◆ De toute façon ; **Me(d) 'benn-neuhe vé tomm e-se !** : Mais pour-lors il fait chaud de toute façon ! *(Plonee)* ; **Med hezh oa ur paotr digourdi e-se** : Mais c'était de toute façon un garçon dégourdi *(Plonee)* ; **Me(d) hemañ oa pounner mad e-se !** : Mais il était bien lourd tout de toute façon ! *(Plonee)* ;

◆ Donc ; **Yann e-se, pé oa bet finnoc'h** : Donc Yann, puisqu'il avait été plus malin *(Plonee)* ; **Ya, pé vïer 'tornañ vïent e-se trïet** : Oui, lorsqu'on battait, elles étaient donc triées (la balle) *(Plonee)* ; **Ha pé oa deut an intron d'ar gêr e-se** : Et donc lorsque la dame revînt à la maison *(Kolloreg)* ; **E-se oa ket bet pell (a)naoñ hag a oa diskouêt daoñ ga e vamm-gozh** : Donc il ne fut pas long et sa grand-mère lui montra *(Sant-Hern)* ; **Med (a-)benn ar fin, merc'hed Berrien e-se oa fachet ! Ha komañs d'ond d'ar sant !** : Mais pour finir, les femmes de Berrien s'étaient donc fâchées ! Et elles commencèrent à attaquer le saint *(Landelo)*

**ESEL** ['eːzəl] : [***esel*** 1557] n.m. (pl. **isili** [i'ziːli] **ijili** [i'ʒiːli]) ; Membre

**Med oh ! Sin-glô zo, deuh ma isili hounn** : Mais oh ! Il y a des signes de pluie, je le sais à mes membres *(Skrigneg)*

➢ **Poan-isili** : Rhumatismes ; **Pato ar gourvini zo mad deus ar boan-ijili, med poeson eint** : Les tubercules de la bryone sont efficaces contre les rhumatismes, mais c'est du poison *(Poullaouen)* ; **Kalz a oar deuh ar sin-glô deuh o isili pa negn bet un dra mennaket torret, pé negn poan-isili, lar « sin-glô zo »** : Beaucoup reconnaissent les signes de pluie à leurs membres lorsqu'ils ont quelque chose de cassé, lorsqu'ils ont des douleurs aux membres, « qu'il y a signe de pluie » *(Skrigneg)*

**E-SERR / E-SARR / CHERR** [sɛr] [sar] [ʃɛr] : [***e serr*** 1877] conj. ; En / Tout en

✗ *syn.* : ***dre, en-ur, e-skeud, gad*** ; & *cf.* : ***o***

◆ En ; **Hezh oa lâet ba ene 'serr difenn ar vro** : Il y fut tué en défendant le pays *(Landelo)* ; **Ha serr frek(añ) ha difrek(añ) Gewr bras na gall dond-kuit** : En se contorsionnant, le grand Gewr put s'enfuir *(Landelo)* ; **'Serr mond d'ar foar ar re-he gasso (a)han(o)h d'ar stêr** : En allant à la foire ils vous amèneront à la rivière *(Plonee)* ; **Med an ostis zo deut da Lannedern gomprene ket pe-naos an dud laront ket boñjour morse 'n-ur zond ba'n ti, serr zond ba e gomers** : Mais le cafetier qui est venu à Lannédern ne comprenait pas que les gens ne disent jamais bonjour en entrant dans la maison, en entrant dans son commerce *(Lannedern)*

◆ Tout en ; **Cherr skrivañ** : Tout en écrivant *(Berrien)* ; **Cherr labourad ra an nen traou-all** : Tout en travaillant on fait autre chose *(Berrien)* ; **Ha 'sarr tond a-maes deus sklus Rosvegen a v(o)a-hi dre-eñwn ba'r pont Ty-Men ha aet toud d'an traoñ** : Et tout en sortant de l'écluse de Rosvegen, il alla en droiture dans le pont de Ty-Men et alla vers le fond *(Pleiben)* ; **'Benn 'h een dé rinenniñ (a)nê vis(e) ur lew(r) ganin ha vïe laket ar lewr war-gein ar veuc'h, 'serr diwall anei** : Quand j'allais les faire paître sur les chaintres, j'avais un livre et je mettais le livre sur le dos de la vache, tout en la surveillant *(Sant-Wazheg)*

**ESKEÑTAÑ** [es'kẽtə] : vb. ; Esquinter

**An dra-he oa tro-walc'h (e)vi(d) eskeñtañ tud hag ober betissou !** : C'était suffisant pour esquinter des gens et faire des bêtises ! *(Plouïe)* ; **Sete neuhe ma lake i valc'h ba'h un dra hag eskeñte 'nèi vije red daoñ tap i vin-hegor(e)nn dizhtu da reiñ un taol-lemm dèi** : Donc alors s'il mettait sa faux dans quelque chose qui l'esquintait, il lui fallait prendre sa pierre à faux pour lui donner un coup d'aiguisage *(Skrigneg)*

**E-SKEUD** [skøːd-t] : [***e-skeud*** 1958] conj. ; Tout en

✗ *syn.* : ***dre, en-ur, e-serr, gad*** ; & *cf.* : ***o***

**'Skeud ober se** : Tout en faisant ça *(Kergrist)* ; **Ha 'skeud kaved un' a gavemp diw ! Ale bon ! Setu mamp gwraet ar jeu** : Et tout en en trouvant une, nous en trouvions deux ! Allez bon ! Nous avions donc fait notre affaire *(Sant-Nigouden)*

**E-SKEUD-SE** ['skøtse] : [***e skeud-ze*** 1903] ad. ; Parallèlement à ça / Par la même occasion

**Boñ beñ skeud-se, mad oa toud an traou-se** : Bon parallèlement à ça, tout ça c'était bon *(Plourac'h)*

**ESKLAV** [esklav] : [***esclau*** 1633] n.m. & ad. (pl. **-ed** [es'klɑːvəd-t]) ; Esclave

✗ *cf.* : ***matezh, mevel***

**Pugur n'eus kimed ga'r voaien-se d'hag-heñw veh sur da nompass be esklav deuh ho poutik** : Puisqu'il n'y a que de cette façon que vous serez sûr de ne pas être esclave de votre exploitation *(Lannedern)*

**ESKOB** ['ɛskɔb-p] : [***escob*** 1447] n.m. ; Évêque

✗ *cf.* : ***bêleg, karabassenn, kloareg, kloc'hier, kure, person, prïol, sakrist***

**Boñjour eskob !** : Bonjour l'évêque ! *(Plonee)* ; **An eskop-Kemper oa deut d'o(be)r interramant** : L'évêque de Quimper était venu faire l'enterrement *(Ponvel)* ; **Ràe-hi ket e goñje daoñ d'hond da wel an eskob** : Elle ne lui donnait pas la permission d'aller voir l'évêque *(Plonee)* ; **Toud an dud oueo hag me'h a d'en-om jal d'an eskob** : Tout le monde saura et je vais me plaindre à l'évêque *(Landelo)* ; **An eskob noa c'hoant da gaoud ur bragou 'e ga'r c'hemener** : L'évêque désirait également un pantalon fait par le tailleur *(Plonee)* ; **Beñ, oh ! Heñw houlle an dra-s(e) a-ziga'n eskob ma'hat, med pêo ràe (a)nèi ahe** : Ben, oh ! Il demandait ça probablement à l'évêque, mais il la payait là *(Motre)*

**ESKOPTI** [ɛs'kɔpti] : [***escopty*** 1565-68] n.m. (pl. **-ou** [ɛskɔp'tiju]) ; Évêché / Diocèse

✗ *cf.* : ***bro, kanton, parres***

**Pé oa aet d'an eskopti voa ket digoret an nor daoñ gad ar vatezh** : Quand il fut parti à l'évêché la servante ne lui ouvrit pas la porte *(Plonee)*

**ESKORN** ['ɛskɔrn] : n.m. (pl. **-ou** [ɛs'kɔrnu]) ; Os (cf. **askorn**)

**E-SKOURR** ['skur] : [***e scourr*** 1732] ad. ; Suspendu (-e)

✗ *syn.* : ***a-istribilh, a-stribilh, a-zribilh, en-istribilh, krog***

**Ar c'hrog zo 'skourr ba'r lein amañ** : Le croc est suspendu en haut ici *(Lokarn)* ; **Ah beo ! 'Skourr ! An dent-genver ! Vé ket gwelet se kin hañ ! Ha visegn hir ha gross hañ !** : Ah si ! Suspendus ! Les stalactites ! On ne voit plus ça hein ! Ils étaient longs et gros hein ! *(Lokarn)* ; **Ah nann, med gwel(e)t meus bet ba tïer 'hat ! Ar pi-moc'h, ar macheñ, 'vel laret, 'skourr, med ba du-m(añ) vis(e) ket laket gwech e-bed** : Ah non, mais j'ai vu dans des maisons ma foi ! Le cochon, le machin, comme vous dites, suspendu, mais chez moi on ne mettait jamais *(Ponvel)*

**ESPAGNOL** [espaɲɔl] : [***spaignol*** 1600] n.m. & ad. (pl. **-ed** [espa'ɲɔːləd-t]) ; Espagnol

**Hezh zo bet lâet pé oa diskenn(et) an Espagnoled** : Il fut tué lorsque les Espagnols descendirent *(Landelo)*

**ESPERAÑS** [es'peːr(ə)s] : [***esperancc*** 1499] n.f. ; Espérance

✗ *cf.* : ***mechañs***

**Bevañ rañw ga'n esperañs** : Je vis avec l'espoir *(Poullaouen)* ; **Kaoud ur bennheres oa un esper's-mat da veañ penvidig** : Avoir une héritière était une forte espérance d'être riche *(Skrigneg)*

**ESPERIAÑS** [es'perjɑ̃s] : [***experiancc*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [espe'rjɑ̃su]) ; Expérience

**Hag ar mod-all an dra-he meus gwraet un esperiañs 'e : Soubenn ga linad !** : Et autrement, j'ai fait ça, une expérience aussi : De la soupe aux orties ! *(Skrigneg)* ; **Ahe meus gwel(et) un esperiañs ga un hanter deuh ur sivi, ma-keres** : Là j'ai vu une expérience avec la moitié d'une fraise, si tu préfères *(Skrigneg)*

**ESPERNAÑ / ESPERN** [ɛs'pɛrnə] ['ɛspɛrn] : [***espernaff*** 1499] vb. ; Économiser / Épargner

✗ *syn.* : ***ekonomisañ*** ; & *cf.* : ***arboell***

◆ Économiser ; **Ba serten plassou vise troc'het ar bara un tammig pass gwal diw (a)drame d'espern anaoñ** : Dans certains endroits on ne coupait pas bien gros le pain pour l'économiser *(Plouïe)*

◆ Épargner ; **N'espern den e-bed** : Il n'épargne personne *(Poullaouen)* ; **Vise ket espernet ar paotr** : Le garçon n'était pas épargné *(Plouïe)* ; **Ar bour deus e votes na espernet an troad** : La panoufle de son sabot avait épargné le pied *(An Uhelgoat)* ; **Me n'espernan den e-bed, bras-ha-bihan** : Je n'épargne personne, adultes et enfants *(Berrien)*

➢ **Espernañ deus** : Protéger de (cf. **protejiñ**) ; **Med me lak ur gouel war'nê, hete ar mo(d)-s(e) an dra-he espern (a)nè deuh ar yinijenn !** : Mais je mets un voile sur eux, ainsi donc ça les protège du froid ! *(Skrigneg)*

**ESPESS** ['ɛspəs] : [***espess*** 1992] n.f. (pl. **-ou** [ɛ'spɛsu]) ; Espèce (de)

✗ *syn.* : ***sort, tamm***

**Gwas ar wrac'h kozh, un espess roñfl** : Le mari de la vieille sorcière, une espèce d'ogre *(An Uhelgoat)* ; **Un tamm fet vije, un espess tantad Yann vije an dra-he** : Il y avait une petite fête, c'était une espèce de flambée de Saint-Jean *(Skrigneg)* ; **An dra-he oa (iv)è un espess benvijou da c'hoa(r)i (iv)è, d'okupiñ** : C'était également une espèce d'outil pour jouer aussi, pour occuper *(Skrigneg)* ; **Seto oa ba mar(e) an est, matre'n oa bet un espess harne, gurun matre'n oa bet** : C'était donc à l'époque de la moisson, il y avait peut-être eu une espèce d'orage, peut-être du tonnerre *(Kleden)* ; **Vïe grilhet hei hag mes deus ar gwe-derw vïe despunet 'e d'o(be)r un espess chikore pe n'ounn ket pet(r)a !** : On grillait de l'orge et des glands de chênes qu'on ramassait également pour faire une espèce de chicorée ou je ne sais quoi ! *(Plonee)*

**ESPÏAÑ** [es'pijə] : [***espiaff*** 1633] vb. ; Épier

✗ *syn.* : ***yedal***

**Ar re-all espïe (a)nê** : Les autres les épiaient *(Poullaouen)*

**ESPLIK / ESPLIKIÑ** [ɛsplik] [ɛs'pliki] : [***explicaff*** 1612] vb. ; Expliquer

**Evid esplik mad dec'h** : Pour bien vous expliquer *(Skrigneg)* ; **Set houm(añ) esplik daoñ** : Voilà qu'elle lui explique *(Landelo)* ; **Pe-naos 'h esplikin-me dit-te** : Comment t'expliquerai-je ? *(Skrigneg)* ; **Nann, vij(e) ket espliket demp pe-rag** : Non, on ne nous expliquait pas pourquoi *(Skrigneg)* ; **Hete ma espliket daoñ taol ar grilhed !** : Je lui avais donc expliqué le coup des grillons ! *(Skrigneg)* ; **Espliket vé dê hag deuskeuet vé dê petra vé barzh** : On leur explique et leur montrer ce qu'il contient *(Plonee)* ; **Din-me n'é ket an dra-he, n'ouzon ket pe-naos esplikañ** : Pour moi ce n'est pas ça, je ne sais pas comment expliquer *(Plouïe)* ; **Pad an de vegn 'h esplikiñ ha 'n-om okupiñ deuh an dud** : Pendant toute une journée ils expliquent et ils s'occupent des gens *(Skrigneg)* ; **Med espliket vije ar jeu demp, med du-mañ vije gwraet papred** : Mais on nous expliquait la situation, mais chez moi on fait en tout cas *(Skrigneg)* ; **E galleg lare an dra-he, med me 'h ay d'esplik dit brezhoneg** : Il disait ça en français, mais moi je vais l'expliquer en breton *(An Uhelgoat)* ; **Ha hañw 'h esplik d'i wreg ha hi oa mil-souët**

**'è gwel vije gwraet mod-se !** : Il expliqua à sa femme qui fût aussi très étonnée de voir qu'on faisait comme ça ! *(Skrigneg)* ; **Moien zo din d'esplik doc'h petra meus bet klêt war-boues ar sort traou-te** : J'ai la possibilité de vous expliquer ce que j'ai entendu au sujet de ce genre de chose-là *(Landelo)* ; **Ha bep ar mar(e) 'h ee Jeanne dé wel(e)d Louï ha vïe esplik(et) dei toud (a)darr(e)** : Et de temps à autres Jeanne venait voir Louis et tout lui était à nouveau expliqué *(Kleden)* ; **Med yao ! Esplikañ ra, pugur an traou oa gwraet deuh ar mod na an dud da veviñ ba-lec'h oaint ganet** : Mais si ! Ça explique, puisque tout était fait selon la façon de vivre des gens là où ils sont nés *(Lannedern)* ; **Hag ar vugale vije laket da choukour a-bred ha vije espliket dê ha vijent laket d'ond da-heul ar c'heseg** : Et on mettait les enfants tôt à aider, on leur expliquait et on les faisait suivre les chevaux *(Skrigneg)* ; **Vij(e) ket espliket sort e-bed demp ! – Ah ! Sort e-bed vij(e) espliket demp, nann, (ne)me(d) vije lar(e)t demp…** : On ne nous expliquait rien du tout ! – Ah ! On ne nous expliquait rien du tout, non, si ce n'est qu'on nous disait… *(Skrigneg)* ; **Kaoseal brezhoneg, esplik' an dra-(ho)nt d'ar re-yowank zo brem(añ), (e)mon ket avañsetoc'h ga'n dra-(ho)nt, pugur gomprenont ket mann (e-)bed (a)nê !** : Parler breton, expliquer tout ça aux jeunes d'aujourd'hui, je ne suis pas plus avancé avec ça, puisqu'ils ne comprennent rien ! *(Speied)*

**ESPLOATAÑ** [es'plwata] : vb. ; Exploiter (terre)

✗ *cf.* : ***labourad***

**Amañ oa esploatet an dra-he ga an dud o-hun** : Ici les gens exploitaient ça eux-mêmes *(Brennilis)* ; **D'ar c'hont de Kergueven oa, an dourbierenn oa dèoñ, hoñzh oa bet esploatet pad ar bresel pevarzeg** : C'était au comte de Kergueven, la tourbière était à lui ! Elle fut exploitée pendant la guerre quatorze *(Brennilis)*

**ESPRESS / EPESS** ['ɛsprəs] ['ɛpəs] : [***expres*** 1499] ad. ; Exprès (-essément)

**Be oa lod ha' ouïe mond 'è dé des(k)al 'nê epess 'è** : Certains avaient aussi l'habitude de les glaner exprès *(Laz)* ; **Ya neuhe é i vreur epess teu (a)ssames ganin d'o(be)r** : Oui et alors son frère vient exprès avec moi pour faire *(An Uhelgoat)* ; **Ar loa d'o(be)r amann, loaiou espress so 'vid ober an amann** : La cuiller pour faire le beurre, il y a des cuillers exprès pour faire le beurre *(Plonee)* ; **Ha troc'het ar bord ga un treñch espress d'o(be)r blamed d'an dour da gerzhed** : On tranchait le bord avec une houe exprès pour le faire afin que l'eau chemine *(Skrigneg)* ; **Ba keme(n)t kêr oa toud oa un' bennaket, ka(ji)mant-sur mïoc'h penvidig 'vid ar re-all ha' na liñseniou espress 'vi(d) an dra-he !** : Dans quelque village que ce soit il y avait quelqu'un, très certainement plus riche que les autres, qui avait des draps exprès pour ça ! *(Berrien)*

- **Espress-kàer / Epess-kàer** [ɛsprəs'kɛ̀:r] [epøs'kɛ̀:r] : Exprès ; **Meus ket gwraet an dra-he epess-kàer** : Je ne l'ai pas fait exprès *(Plouïe)*

**ESPRESSÏON / EKSPRESSÏON** [e(k)sprɛ'sijən] : n.f. (pl. **-ou** [e(k)sprɛ'sjɔ̃:nu]) ; Expression

✗ *syn.* : ***tro-lar***

**Me(d) bi oa beb-sort ekspressionou !** : Mais il y avait toute sorte d'expressions ! *(Kleden)* ; **Se so kaos (e)ma an ekspressionou hend-ell** : C'est pourquoi il y a les expressions sinon *(Ponvel)* ; **Ar mod-se vé laret 'e, un espressïon, ar mod-se oa serten traou-ell** : On dit comme ça aussi, une expression, certaines autres choses étaient comme ça *(Motre)*

**ESPROPRÏAÑ** [espro'pri.jə] : vb. ; Exproprier

✗ *syn.* : ***chetañ maes*** ; & *cf.* : ***fermour, merour, perc'hen, proprïeter***

**Med an dra-he na bet protest(et) an dud pé oa bet espropr̈iet, pugur oant bet ba Kastellin c'hoazh** : Mais ça les gens avaient protesté lorsqu'on expropria, puisqu'ils allèrent encore en plus à Châteaulin *(Brennilis)*

**ESSAÑS** [esɑ̃s] : [***essencc*** 1499] n.f. ; (de l') Essence

**Ur moteur-essañs oa bet, mé dad na pren(et) ur moteur-essañs ba Karais ba(r)i !** : Il y a eu un moteur à essence, mon père avait acheté un moteur à essence à Carhaix je parie *(Kergloff)* ; **Hag ar re-he oa bet choñj tenn essañs deus ar mouded pad ar bresel ha n'eint ket bet gallet o(be)r** : Et ils avaient eu dans l'intention d'extraire de l'essence de la tourbe pendant la guerre, ils ne purent pas le faire *(Brennilis)* ; **Hag a vis(e) pil(et) ar lann gad hom moteur-essañs, aessac'h oa deja ! Pé zemarrè ar moteur ! Wechou zemarrè ket…** : Et on concassait l'ajonc munis de notre moteur à essence, c'était déjà plus facile ! Quand le moteur démarrait ! Des fois il ne démarrait pas… *(Kergloff)*

**ESSEM** ['e,sɛ̀m] : n.m. (pl. **-s** [e'sɛ̀ms]) ; Intersigne / & par ext. Fantôme

✗ *cf.* : ***boutriked, teus***

**Klêt so un essem** : On entend un intersigne *(Skrigneg)* ; **An dra-he oa un essem** : C'était un intersigne *(Skrigneg)* ; **An dra-he zo un essem** : C'est un intersigne *(Poullaouen)* ; **Daon ! Oh ! Ah(e) zo un essem !** : Dam ! Oh ! Là y a un fantôme ! *(Skrigneg)* ; **Gwich-all vije lar(e)t vije klê(t) essems** : Autrefois on disait qu'on entendait des intersignes *(Skrigneg)* ; **Oh ! Me meus gwel(et) un essem ! Me n'in ket dre ahe kin !** : Oh ! J'ai vu un fantôme ! Je n'irai plus par là ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! Ahe zo un essem, n'an ket kin ! Oh ! E(rr)i é an Ankou da gerc'h(ed) un' bennaket (a)ha(no)mp !** : Oh ! Là y a un fantôme, je ne vais plus ! Oh ! L'Ankou est arrivé pour chercher l'un d'entre nous ! *(Skrigneg)*

**ESSÊO / ESSÊÏÑ / ESSAÑ / ISSAÑ** [e'sɛ(w)] [e'sɛ.i] ['esa] ['isə] : [***eshaff*** XVIᵉ] vb. ; Essayer (de)

✗ *syn.* : ***klask***

**N'essêen ket** : Je n'essayais pas *(Berrien)* ; **Hag isseet ha reüssisset !** : Essayé et réussis ! *(Skrigneg)* ; **Essêiet neump hag reüssisset neump !** : Nous avons essayé et nous avons réussi ! *(Plonee)* ; **Ha lod vije 'h essañ làerezh**

**un tamm diñ** : Et certains essayaient un peu de me voler *(Karnod)* ; **A-wechou vijent essêiet da wel(ed) (ha)g-eñ zigoueent** : On les essayait parfois pour voir s'ils allaient (vêtements) *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Oh ! An otro zo essañ gwel aha(n)on 'hond ga i verc'h** : Oh ! Le monsieur essaie de me faire aller avec sa fille *(Skrigneg)* ; **Goud(e)-se ma gwas oa 'h essañ lak aha(n)on da ziskiñ c'hoazh** : Ensuite mon mari essaya encore de me faire apprendre *(Skrigneg)* ; **Red vo din (e)n-om lakad d'essañ o(be)r un dra benneket memes-tra** : Il faudra que je me mette à essayer de faire quelque chose quand-même *(Kallag)* ; **'H essê respektiñ an architektur, an tiri zo (iv)è ba ar bourkchou** : Essayant de respecter l'architecture, également les maisons des bourgs *(Plourac'h)* ; **Setu tou'n dud oa kemmesket, strafuilhet-toud éh essêo goûd pessa mod** : Les gens étaient donc confus, très troublés en essayant de savoir de quelle manière *(An Uhelgoat)* ; **Pé y(a)-hègn d'essêiñ re aliës 'nê welont a-walc'h la n'é ket ken aes-te d'ober** : Lorsqu'ils les essaient trop souvent, ils voient bien que ce n'est pas si facile à faire *(Lannedern)* ; **Toud vije essêet tenn un dra benneket dïonte, oa ket kont kin 'vel oa gwech-all** : On essayait de tirer quelque chose de tout, ce n'était plus comme autrefois *(Sant-Nigouden)* ; **Be oa lod matrehe ha' selle hag essêe mond barzh med pass, med pass gwisket…** : Peut-être que certains regardaient et essayaient d'entrer mais pas, mais pas en costume… *(Plourac'h)* ; **Hoñzh so andikaped, med honn(ezh) dal k(et) ar boan essañ diskiñ mann e-bed dèi !** : Elle est handicapée, ça ne vaut pas la peine d'essayer de lui apprendre quoi que ce soit ! *(Kallag)* ; **Bet na bet esseiet goûd piw na gwraet an dra-he daoñ, med den e-bed na bet kaoseet !** : Il avait essayé de savoir qui lui avait fait ça, mais personne n'avait parlé ! *(An Uhelgoat)* ; **Pé oa digoueet ba(r)zh kêr goude oa toud ar merc'hed 'essêiñ kempenn 'nèoñ un tamm bihen** : Après lorsqu'il arriva au village, toutes les femmes essayaient de le nettoyer un petit peu *(Brennilis)* ; **Un' klañw zo deut ahe ha neus essêiet 'ta dihan da laka(d) laezh ba e gafe ha da zibiñ amann, nintra gwraet deus laezh** : Un malade est venu là et il a donc essayé d'arrêter de mettre du lait dans son café et de manger du beurre, rien de ce qui est fabriqué à partir de lait *(Skrigneg)* ; **Bremañ vé essêet lakad bep-hañi ba e blass un tamm bihen, 'kichenn d'ar mar(e)-se viche ket sellet re just deus se !** : De nos jours on essaie de mettre un peu chacun à sa place, alors qu'à cette époque on ne regardait pas trop en détail ce genre de choses *(Pluskelleg)* ; **I verc'h zo 'hortos un' bihen ha neus tad e-bed ! Hag emañ essañ gwel aha(n)on 'n-hin' o hond gati da ramplassiñ anaoñ, mi meus ket c'hoant 'ha d'hond da chom di** : Sa fille attend un petit qui n'a pas de père ! Il essaie de me faire aller avec elle le remplacer, moi ma foi je ne veux pas aller y habiter *(Skrigneg)*

- **Essêo meus d'ober** : Il faut que j'essaie ; **Mond a ran da wel, essêo mo d'ober** : Je vais voir, il faudra que j'essaie *(Plonee)*

**ESTIMAÑ / ISTIMAÑ** [es'timə] [is'timə] : [***estimaff*** 1499 ; ***istima*** 1732] vb. ; Estimer

**Estimet pe disestimet vi** : Tu seras estimé ou mésestimé *(Poullaouen)* ; **Katellig é ha vis(e) ket gwal estimet hezh !** : C'était une « Katellig » et on ne l'estimait pas tellement ! *(Ponvel)* ; **Me(d) gwech-all ar ferm nôa prajeier oa estimet !** : Mais autrefois la ferme qui avait des prés était estimée ! *(Sant-Wazheg)* ; **Voa-hañw ket istimet ga den e-bed deuh ar mevelien na ga den e-bed deuh ar re voa ba'r chato hag an otro estime ket heñw kalz tra heñ !** : Aucun des domestiques ni personne de ceux qui étaient au château ne l'estimait, et le sieur l'estimait vraiment très peu hein ! *(Plonee)* ; **Ha me n'estimon ket *valable* ur voutik, an devezh-herio, ma n'é ket gouest da bêo un dèn, pe 'vid ober laezh pe 'vid ober moc'h !** : Et moi je n'estime valable une exploitation, à l'heure actuelle, si elle ne peut payer une personne, que ce soit pour faire du lait ou des cochons ! *(Lannedern)* ; **Setou ar mevelien voa lakeet ba lost an daol hag Kroc'henig voa laket an hini diveañ toud ahe pugur voa-hañw ket estimet ga den e-bed c'hoa(zh) !** : Donc les domestiques étaient mis en bout de table et Kroc'henig était mis le tout dernier là puisque personne encore ne l'estimait *(Plonee)*

- **'N-om estimañ war ar re-all** : S'estimer supérieur aux autres ; **Lod 'n-om estime war 'r re-ell hañ !** : Certains s'estimaient supérieur aux autres hein ! *(Kergloff)*

**ESTOMOG** [es'toːm(ɔ)g-k] : [***estomacq*** 1633] n.m. ; Estomac

✗ *cf.* : ***bouellou, debach, gourlañchenn***

**An estomog ha gou(de)-se ar bruch(ed)** : L'estomac et ensuite la poitrine *(Laz)* ; **C'hwezh fall ! Daw oa diwoull, daw mond d'an estomog** : Une mauvaise odeur ! Il fallait faire attention, il faut aller à l'estomac *(Skrigneg)* ; **Un' 'vi(d) an aer ha un' 'vi(d) an depach ! 'Vi(d) 'n estomog** : Un pour l'air et un pour la bouffe ! Pour l'estomac *(Skrigneg)* ; **Damai e chomo sac'het ar c'hrampouzh ba ma estomog ma vé ket jistr !** : Tout à l'heure les crêpes resteront coincées dans mon estomac s'il n'y a pas de cidre ! *(Skrigneg)* ; **É red dê echü(iñ), peurdib(iñ), deb(iñ) un tamm yeot treut, ma'hat ree vad d'o estom'g pe un dra menneg ar mo(d)-s(e)** : Il leur faut finir, finir de manger, manger un peu d'herbe desséchée, ça leur faisait du bien à l'estomac ou quelque chose du genre *(Kleden)* ; **Un trokar pet(r)amant daoust ma vije, plant(añ) un tüio dê ba o goûg d'ond d'an estomog, da zigass ar c'hwe maes** : Un trocart ou-bien si jamais y en avait, leur foutre un tuyau dans le cou pour aller à l'estomac, pour expulser les flatuosités *(Skrigneg)*

**ESTONIÑ** [es'tɔ̃ːnə] : [***estonni*** 1659] vb. ; Étonner

✗ *syn.* : ***soueiñ***

**Ar re-he n'é ket red bi estonet gwel (a)nê, kar ar re-he é dru o ginou** : Il ne faut pas être étonné de les voir, car ce sont des gens qui se la racontent *(Lokmaria)*

- **Chom estonet** : Rester pantois ; **Voa-hei chomet estonet neu'n !** : Elle resta alors pantoise ! *(Plonee)* ; **Ha c'hoazh ar skolêr oa chomet estonet** : Et de plus l'instituteur resta pantois *(Kallag)*

**ESTRAÑJOUR** [es'trɑ̃ːʒur] : [***estrangour*** 1633] n.m. & ad. (pl. **-ien** [estrɑ̃'ʒurjən]) ; Étranger

✗ *syn.* : ***divroad*** *(cf.* ***divroidi****)* ; & *cf.* : ***passajour***

**An estrañjourien laket ba charteriou** : Les étrangers placés dans des charters *(An Uhelgoat)* ; **He gwas na kaojeet dèi barzh ur langaj estrañjour din** : Son mari lui a parlé dans une langue qui m'était étrangère *(An Uhelgoat)*

**ESTREMITE** [estre'mite] : [***extremite*** 1499] n.f. ; Extrémité / fig. Cas extrêmement grave / État (déplorable)

✗ *cf.* : ***etad***

◆ État (déplorable) ; **Ba p(e)-sort estremite oa…** : Dans quel état elle était… *(Kolloreg)* ; **Wei ! Ba pe-sort estremite vïemp !** : Holala ! Dans quel état nous étions ! *(Plonee)* ; **Me(d) me lar vïemp ba un estremite, ya !** : Mais je peux dire que nous étions dans un état, oui ! *(Plonee)* ; **Ah ! Me lar doc'h vïemp ba beb-sort estremite !** : Ah ! Je peux vous dire qu'on était dans toutes sortes d'états ! *(Plonee)* ; **Ah ya ! Ar re-he vije ba un estremite, me lar dit !** : Ah oui ! Ils étaient dans un état, je te le dis ! *(Skrigneg)* ; **Hudur eo gweled pe-seurt estremite (e)ma ma dowlin** : C'est dégueulasse de voir dans quel état grave sont mes genoux *(Poullaouen)* ; **Ur fent vije gweled ar c'holiirou deusoute, gwel barzh pe-sort estremite oaint !** : C'était un amusement de voir leurs cols, de voir dans quel état ils étaient *(Skrigneg)*

**ESTROPIAÑ** [es'trɔpjə] : [***estropiaff*** 1612] vb. ; Estropier

✗ *syn.* : ***maleürusiñ*** ; & *cf.* : ***disbrïañ, mahañgned***

**Ar saout estropiet** : Les vaches estropiées *(An Uhelgoat)* ; **Tennañ gwad deus ar saout 'n-ur estropiañ (a)nê** : Extraire du sang des vaches en les estropiant *(An Uhelgoat)*

**ETA / 'TA** ['ta] : [***eta*** 1689] excl. ; Donc !

✗ *m. comp.* : ***ac'hanta*** ; *syn.* : ***añse, e-se, evid-se, hag e-se, neuse, setu***

**Chilow 'ta** : Écoute donc ! *(Plouïe)* ; **Go(r)tos 'ta !** : Attends donc ! *(Plouïe)* ; **Deb 'ta neu'n !** : Mange donc ! *(Plourac'h)* ; **Hast vounnis 'ta !** : Dépêche-toi donc ! *(Kergrist)* ; **Te zo hond da wel 'ta !** : Tu vas donc aller voir ! *(Plonee)* ; **Ahe (e)ma, rôet 'naoñ din 'ta !** : Il est là, donnez-le-moi donc ! *(Plouïe)* ; **Deuskeus da dreid din da wel 'ta !** : Montre-moi donc tes pieds pour voir ! *(Skrigneg)* ; **Vije bet ar chañs 'ta lar chomeche mïoc'h a re-yowank barzh Skrigneg** : On aurait donc eu la chance que plus de jeunes restent à Scrignac *(Skrigneg)* ; **Mod-se 'ta ar plac'h vïe liproc'h da heul he gwas, mod-se zigouee** : Et donc comme ça la femme était plus libre de suivre son homme, c'est comme ça que ça se passait *(Berrien)*

➢ **Deus 'ta** : Viens ! / Vas-y ! ; **Ale, deus 'ta neuhe !** : Allez, vas-y alors ! *(Skrigneg)*

**ETAD** ['etad-t] : [***estat*** 1621] n.f. ; État

✗ *syn.* : ***stad*** ; & *cf.* : ***estremite***

**N'on ket bet pell 'è lak anaoñ en etad kar, 'vel a laron dit ahe, me vé ket red diñ paliñ** : Je n'ai pas été longue aussi à le mettre en état car, comme je te dis là, il ne m'est pas nécessaire de bêcher *(Skrigneg)* ; **Petrame n'é ket gouest da renkañ an traou na da lak anê ba'n etad vad (e)vid labourad** : Autrement il n'est pas capable d'arranger les choses ni de les mettre dans un bon état pour travailler *(Plouïe)*

**E-TAL / BA-TAL** [(e')tɑːl] [ba'tɑːl] : [***etal*** 1576] prép. ; Alors que / En comparaison de / Face à / Près de / (en) Vis-à-vis de

✗ *syn.* : ***a-fass, e-kichenn, fass*** ; & *cf.* : ***tal***

◆ Alors que ; **Ree ket-hi (ne)med ar pezh oa-hi sur, ba-tal Louï, Louï ouïè mond pell ha ouïè rekul ma vis(e) daw ho(be)r** : Elle ne faisait que ce dont elle était sûre, alors que Louis, Louis savait aller loin et reculer si nécessaire *(Kleden)*

◆ En comparaison de ; **Med hezh a ra ar goulou hañ ! Memes papred hañ ! Eh ! Ha goulou sklêr ! 'Tal beañ ga lampchou mod-se…** : Mais il fait la lumière hein ! Même toujours hein ! Eh ! Et une lumière claire ! En comparaison d'être munis de lampes comme ça… *(Skrigneg)*

◆ Face à ; **Ur gorve 'tal ar bern plous** : Une sieste face au tas de paille *(Pleiben)*

◆ Près de ; **An dra-he zo 'tal Brest** : Ça c'est près de Brest *(Skrigneg)* ; **Vaet oa 'tal lein ar grapenn** : Il partit près du sommet de la grimpée *(Kleden)* ; **Boñ, ar siri e-tal ar wazh-se, beñ an dra-he n'ee ket mad en mod e-bed !** : Bon, la scierie près de ce ruisseau, ben ça n'allait pas du tout ! *(Ponvel)* ; **Welc'h an dilhad vïe gwraet ba-tal ar feunteun petram ba'n nawes 'ta !** : On lavait le linge près de la fontaine ou-bien donc dans le chenal du moulin ! *(Speied)*

◆ (en) Vis-à-vis de ; **Beñ digasset vijent 'tal an ti** : Ben on les amenait en vis-à-vis de la maison *(Skrigneg)* ; **'Benn ho heñzh kousk 'tal e ilis ahe** : Quand il dormira vis-à-vis de son église là *(Landelo)* ; **Me meus ka(v)et mamm-gozh ba-tal he ti** : J'ai trouvé grand-mère vis-à-vis de sa maison *(Sant-Hern)*

➢ **Deus-tal** : D'en face de ; **Te oa deus-tal Pont-Troël** : Tu étais d'en face de Pont-Troêl *(Plourac'h)*

➢ **Dre-dal ti *ub.*** : Par-devant chez *qqn.* : **Dre-dal ti e vamm-gozh ranke-heñw passeal** : Il devait passer par-devant chez sa grand-mère *(Sant-Hern)*

**E-TAL-KICHENN / BA-TAL-KICHENN** [(e/ba)tal'kiʃən] : [***e tâl kichen*** XIX[e]] prép. ; Aux côtés de / Juste à côté de / En comparaison de

✗ *syn.* : ***e-kichenn, koste***

◆ Juste à côté de ; **Tal-kichenn treid an daol** : Juste à côté des pieds de la table *(Plouïe)* ; **An dra-he zo tal-kichenn an Espagn kasimant** : C'est quasiment juste à côté de l'Espagne *(Plouïe)* ; **Sell ar re-all oa 'h o(be)r toud an dro 'klask posañ tal hi c'hichenn** : Les autres (abeilles) tournaient tout autour en cherchant à se poser à

côté d'elle (la reine) *(Skrigneg)* ; **Ni yee da dal-kichenn ar stêr ga mé mamm hag vïe dour-sañwon** : Nous allions à côté de la rivière avec maman et il y avait de l'eau savonneuse *(Plonee)* ; **Hag ar billig oa ba'r pénn-all war 'r chiminal ba-tal he c'hichenn dèi** : Et la billig était à l'autre bout sur la cheminée à côté d'elle *(Sant-Wazheg)* ; **Me wel ar jañdarm(e)ri 'h aretal ba-tal mé c'hichenn din, heñw lar din** : Je vois la gendarmerie s'arrêter juste à côté de moi, il me dit *(Speied)* ; **Park an Ankou ha ba tal i gichenn oa an heñi-all oa Park ar Lochou** : Park an Ankou et à côté se trouvait l'autre qui était Park ar Lochou *(Plouïe)* ; **Yves oa bet ur wech ba'h ur friko hag a oa digoueet da zib i goan tal-kichenn un'** : Une fois Yves était allé à un banquet et il se trouva à manger son souper à côté d'un *(Skrigneg)* ; **Oa ket tal-kichenn amañ, an dra-he oa tre du-nt ba departamant Penn-ar-Bed, pell ahann** : C'était pas à côté d'ici, c'était par là-bas dans le département du Finistère, loin d'ici *(An Uhelgoat)* ; **Tal-kichenn an tan a jomeent dindan ar ludou, dindan ar ludou chome un tammig bihen tan** : À côté du feu elles restaient sous la cendre, sous la cendre il restait un tout petit peu de feu *(Pleiben)* ; **Ar yir vé kouchet 'è, ya-ya, ar re vé ur c'houchad, pugur sterd é ar yir pa 'h eer 'tal o c'hichenn** : Les poules sont aussi entassées, oui-oui, elles sont en équipe, puisqu'elles sont serrées lorsqu'on va à côté d'elles *(Skrigneg)* ; **Ar c'ha(rr)di-plous an-heñi oa de(v)et ha neu'n ur c'harrdi-banal ba tal i gichenn, oan o kont(añ) doc'h d'anê damaï c'hoazh 'e** : Ce fut la remise en chaume qui fut brûlée et alors la remise en genêt qui était à côté, dont je te parlais aussi encore tout à l'heure *(Speied)*

◆ En comparaison de ; **Ha du-mañ, me ma un tad hag a oa seder 'tal-kichenn i dud daoñ...** : Et chez moi j'avais un père qui était gai en comparaison de ses parents à lui... *(Skrigneg)*

**ETALON** [e'tɑːlɔ̃n] : n.m. (pl. **-ed** [eta'lɔ̃ːn(əd-t)]) ; Étalon

✗ *syn.* : *(-s)* ***keseg-servich*** ; & *cf.* : ***chô, lon-keseg, marc'h***

**Ha voa deusk' ar c'heseg dèoñ, an etaloned ha toud ar voutik hag ur c'hrowiad-keseg voa** : Et on lui apprit les chevaux, les étalons et tout le bazar, il y avait une crèche pleine de chevaux *(Plonee)*

**E-TI / BA-TI** [tiː] [ba'tiː] : [***e ti*** 1659] prép. ; (**-** ***ub.***) Chez (*qqn.*)

✗ *cf.* : ***ba'r gêr, du-mañ, ti***

**Neu'n ba-ti e voèreb** : Alors chez sa tante *(Plouïe)* ; **N'yein ke(t) morse ba o di** : Je ne mettrai jamais les pieds chez eux *(Pleiben)* ; **Un devezh-dorna ba ti un'** : Une journée de battage chez l'un *(Plouïe)* ; **N'ounn ket 'ti piw out bet, me(d) goûd a houz(e)s !** : Je ne sais pas chez qui tu es allé, mais (en tout cas) tu sais ! *(Skrigneg)* ; **Med, pugur meus ket dalc'het soñj 'ti piw...** : Mais, puisque je ne me souviens pas chez qui... *(Plonee)* ; **Oa bet ur lein abominabl ba-ti ar c'hont neu'n** : Il y eu alors un formidable dîner chez le comte *(Plonee)* ; **Daw dèi go(r)tei, pegur oa-hi labourad ba-ti un noter** : Il fallait qu'elle attende, puisqu'elle travaillait chez un notaire *(Sant-Hern)* ; **Hezh ouïe ar frañsè ha sete Nick vise kasimant toud ar Frañsijen ba-ti hezh** : Il savait le français et donc Nick avait quasiment tous les Français chez lui *(Ar C'hastell-Ne)*

- **Ba-ti an diaoul** : Dans l'antre du diable ; **Oyow ! Amañ (e)moc'h 'ti an diaoul !** : Oyow ! Vous êtes ici dans l'antre du diable ! *(Plonee)*
- **Ba-ti an dud** : À domicile / Chez les gens ; **Ar vowes-te oa 'honid hi boued 'n-ur welc'h an dilhad e-ti an dud** : Cette femme-là gagnait sa croûte en lavant le linge à domicile *(Lokereg)*
- **Ba tïer tud** : Chez des gens ; **Vïeh ba tïer tud lec'h neu'n na oa ket keseg (a-)walc'h da labour an douar** : Tu te retrouvais alors chez des gens chez qui il n'y avait pas assez de chevaux pour travailler la terre *(Plouïe)*
- **An eil ba-ti egile** : L'un chez l'autre ; **Me(d) nign a vise an eil ba-ti igili ke(n)tac'h, ba kêr pet(r)a !** : Mais nous étions plutôt l'un chez l'autre, au village quoi ! *(Sant-Wazheg)*
- **Mond da di (/ti) *ub.*** : Aller chez *qqn.* ; **Hag oan aet d'he zi deuh an nos** : Et je suis allé chez elle la nuit *(Ar Fouillez)* ; **Ha sete tàe ar me(v)el da ti ma yontr da Kerern** : Et donc le valet de ferme venait chez mon oncle à Kerelan *(Speied)* ; **Bremañ n'ês ket da di an dud (e)vel rêmp gwech-ell** : Maintenant tu ne vas pas chez les gens comme on faisait autrefois *(Kalaner)* ; **Lesket e maner ha deut da jom 'ti e wreg amañ gi-mañ** : Il laissa son manoir et vint s'installer chez sa femme ici-même *(Landelo)* ; **Red 'o dec'h mond da ziwall ar saout da di ho tud kozh** : Il faudra que tu ailles garder les vaches chez tes grands-parents *(Lokarn)* ; **Ale Jañ-Mari ! Deus da wel 'ta ! 'Hond d'o(be)r petra (e)ma ar person da di-Kaou !** : Allez Jean-Marie, va donc voir ce que le recteur est en train d'aller faire chez Kaou ! *(An Uhelgoat)*

**ETIKET** [e'tikɛd-t] : n.f. (pl. **-ou** [eti'kɛtu]) ; Étiquette

**Dow-c'hant pe tri-c'hant sac'had, oaint prest da bartïal, lak(e)t an etiketou war'nê ha-toud** : Deux cents ou trois cents sacs, ils étaient prêts à partir, mis les étiquettes dessus et tout *(Plouïe)*

**E-TOUESK / BA-TOUESK / BA-TOUSK** [tusk] [ba'tus(k)] [ba'twesk] : [***etouez*** 1659] prép. ; Parmi

✗ *syn.* : ***e-mesk***

**Balo ba-touesk an hañouenn** : Marcher parmi le purin *(Pleiben)* ; **Oa-hi ket kin ba'r reñk vad ba-tousk an dud ba'r sossiete** : Elle n'avait plus sa (bonne) place parmi la population dans la société *(Plouïe)* ; **Tenn toud ar re-glañw d'ar re-all, daw vise passeal ba o sous' dé denn ar re-glañw d'anê-gn** : Retirer toutes les malades des autres, il fallait passer parmi elles pour retirer les malades d'entre elles *(Sant-Wazheg)* ; **Ah ! Med ar blantenn oa ar gwashañ-toud ba-tousk an ed, ba'n douar skañw amañ hi-mañ, é an alc'hweenn** : Ah ! Mais la plante qui était la meilleure de toutes parmi le blé, dans la terre légère ici-même, c'est la ravenelle *(Plouïe)* ; **Pé 'h eer da c'hwénnad pitrabes an heñi oa ar stertañ-toud da zigentañ-toud oa pé teuie yeot ba o dousk** : C'est lorsque l'on va sarcler les betteraves que c'est le plus dur au départ quand l'herbe venait parmi elles *(Plouïe)*

**ETRAMEG / ETRAM-HAG / ETREMEG / TREMA** [(e)'trɑ̃m(əg-k)] [(e)'trɑ̃mag-k] [(e)'trɛmə(g-k)] [trema] : [***etrameg*** 1992] prép. ; Vers

✗ *syn.* : ***etresseg, s'ha***

**'Tram' pe-lec'h yamp bremañ ?** : Vers où allons-nous maintenant ? *(Plonee)* ; **Heñw oa deut 'tram' Sant-Herbod** : Il était venu vers Saint-Herbot *(Landelo)* ; **Un tu etrameg Pleiben, un tu-all 'tram' Plonee** : Un côté vers Pleyben, l'autre côté vers Plonévez-du-Faou *(Lannedern)* ; **Hag e-se heñw 'trem' ar gêr neu'n 'hat !** : Et donc il retourna alors vers la maison ! *(Sant-Hern)* ; **Kalz deuh o dud oa aet 'trameg Paris da labourad** : Beaucoup de leurs parents étaient allés vers Paris pour travailler *(Berrien)* ; **Set(ou) Yann voa aet neuhe 'tram-hag ar maner ene da glask amboch** : Yann partit donc vers le château là-bas pour y trouver embauche *(Plonee)* ; **Goude-se oaint hond (a)darre 'tram' ur penn, goude-se 'h eint 'tram' ur penn-all** : Après ça ils allaient encore une fois vers un bout, après ça ils vont vers un autre bout *(Plouïe)* ; **Peus kemed mond ahe gis-s(e) ha 'h i d'ar gêr ha 'h i drem' Karais, ma po c'hoant** : Tu n'as qu'à aller là comme ça ha et tu rentreras chez toi, tu iras vers Carhaix, si tu veux *(Kleden)* ; **Ar Lak(e)s-Pik ya, hezh so ba-dreñw ar C'harr-Kamm 'è, med mïoc'h trem' ar sud ma peus c'hoant** : Les Pléiades oui, elles sont aussi derrière la Grande Ourse, mais plus vers le sud si tu veux *(Kleden)* ; **Sete goud(e)-se trameg Kastellin (e)ma ar Paganed ha goud(e)-se ba'n tu-all d'ar stêr ha en tu-all d'Ar C'hastell-Ne vé gwraet ar Glaziked deuhoute** : Donc ensuite vers Chateaulin c'est les Paganis et ensuite de l'autre côté de la rivière et de l'autre côté de Chateauneuf-du-Faou, on les appelle les Glaziks *(Kolloreg)*

- **Etrameg + *vb.* / Tram + *vb.*** : Tant que ; **Med bêent ket hè (aha)namp tram vïe deut fin ar c'hampagn** : Mais ils ne nous les payaient pas tant que ce n'était pas la fin de la campagne *(Speied)*

**ETRE** [tre] [ə'tre] : [vx. br. ***entr, intr, ithr*** ; ***entre*** 1499 ; ***etre*** 1659] ad. & prép. ; Entre

✗ *m. comp.* : ***e-kreis-tre***

**Tri bla 'tre bep-heñi** : Trois ans entre chacun *(Plouïe)* ; **'Tre pemp, oh ! Mamp ket bet re...** : Entre cinq, oh ! Nous n'avons pas eu trop... *(Skrigneg)* ; **Pugur nisent ket amzer d'ober 'tre kass anê d'ar skoul ha kerc'hed 'nê** : Puisqu'elles n'avaient pas le temps entre les envoyer à l'école et les chercher *(Lannedern)*

- **Etresson** [(ə)'tresɔn] : Entre moi
- **Etressout** [(ə)'tresut] : Entre toi
- **Etressoñ** [(ə)'tresɔ̃] : Entre lui
- **Etressi** [(ə)'tresi] : Entre elle
- **Etressemp / Etressomp** [(ə)'tresəmp] [(ə)'tresɔ̃mp] : Entre nous ; **Krog oa 'tressemp hon-dow** : Nous étions tous les deux accrochés *(Poullaouen)* ; **Ha ni 'tressomp hon-dow, ah beñ teuy traou ganemp er-maes !** : Et nous, entre nous deux, eh ben nous sortirons des trucs ! *(Skrigneg)*
- **Etressoc'h** [(ə)'tresɔh] : Entre vous
- **Etressè** [(ə)'tresɛ] : Entre eux (elles) ; **Kerber ha Sant-Riwal, ahe zo un difer(añ)s etressè** : Il y a une différence entre Kerber et Saint-Rivoal *(Berrien)*
- **Beañ etre e zow soñj** : Hésiter ; **'Tre i zow joñj oa 'benn-neuhe** : Pour-lors il hésitait *(Skrigneg)*
- **Beañ karantez 'tre + *tud*** : Être lié d'une amitié sincère + *personnes* ; **Ni zo karantez 'tressomp !** : Nous sommes liées d'une amitié sincère ! *(Skrigneg)*
- **Etre (hon-dow / ho-tow / o-dow)** et f. **(hon-diw / ho-tiw / o-diw**) : Entre (nous deux / vous deux / eux deux) ; **Ar gwellañ feurmou toud oa etre o-dow** : Les meilleures de toutes les fermes étaient entre eux deux *(Plouïe)* ; **Ni zo 'tre o-dow ya** : Oui nous sommes entre eux deux *(Plouïe)*
- **Etre krog ha diskrog** : Mal accroché (-e) *(Poullaouen)*
- **Partajañ etre** : Partager en ; **Ha partaj(et) oa 'tre pevar, tri breu(r) da mamm ha hei** : Et c'était partagé en quatre, les trois frères de ma mère et elle *(Skrigneg)* ; **Ar re-he oa toud d'ar memes mestr hag a oa bet partach(e)t 'tre teir lodenn** : Tout ça c'était au même maître et ce fut partagé en trois parties *(Lannedern)*

**ETRE-MA** [trema] : [***'tre ma*** 1900] ad. (parf. **etre-mar** devant une voyelle) ; Tandis que

✗ *syn.* : ***tre-lem a*** ; & *cf.* : ***keid***

**Ha 'tre-mar oagn é ouelañ, me oa partïet !** : Et tandis qu'ils pleuraient, je partis ! *(Berrien)* ; **Sell 'tre-ma bade ar glow, an dra-h(e) a boahe hag ar vein oa tomm !** : Donc tandis que la braise durait, ça cuisait, les pierres étaient chaudes ! *(Skrigneg)*

**ETRESSEG / ETREEG / ETREUSSEG** [(e)'tresəg-k] ['trøs(ə)g-k] [(e)'treəg-k] : [***entresea hac*** 1499] prép. ; Vers

✗ *syn.* : ***etrameg, s'ha***

**Setu an dud oa aet neuhe etresseg ar gêr neuhè** : Les gens partirent donc vers chez eux *(An Uhelgoat)* ; **Coat ar Herno zo ahe gis-se ur gêr pé 'h ees treusseg Gwerliskin** : Coat ar Herno est là un village quand tu vas vers Guerlesquin *(Skrigneg)* ; **Ba p(e)-lec'h tà ar goujil 'ta ?! 'Treuss'g ar Monts d'Arrée am(añ) gi-m(añ) neus laret** : Où ça vient la litière donc ?! Il a dit ici vers les Monts d'Arrée *(Plourac'h)* ; **Oh ! Ouïent ket 'treusseg p(e)-lec'h, un' oa aet 'treusseg ur penn, an heñi-all 'treusseg ur penn-all** : Oh ! Ils ne savaient pas vers où, l'un était allé vers un bout, l'autre vers l'autre bout *(Lokered)*

- **Etresseg da *ub.*** : Vers *qqn.* ; **Ya, lod essê taped blam d'an amann d'ond 'treusseg dê** : Oui, certains essayaient de prendre afin que le beurre aille vers eux *(Skrigneg)*

**E-TRO / BA-TRO / BA-DRO** [tro] [ba'(t/d)ro] : [***étro*** 1732] prép. ; *spac.* Autour de / Aux alentours de / *temp.* Aux environs de / Vers

✗ *m. comp.* : ***tro-dizro*** ; & *cf.* : ***tro***

◆ Autour de ; **Ha trôellet a vije ba-tro an ed 'è ga ur gordenn, an hi(ni) vije (a-)nev' alet** : On la menait aussi paître au bout d'une corde autour du blé, celle qui était nouvellement vêlée *(Skrigneg)* ; **I dad hag i vamm oa (o) labour(a)d ba-dro an ti ha gleient ket (a)naoñ o huchal ba'n dour ba-b(e)-lec'h oa koueet** : Son père et sa mère travaillaient autour de la maison et ne l'entendaient pas criant dans l'eau où il était tombé *(Kleden)*

◆ Aux alentours de ; **'Tro dow-c'hant mennaket oant, na debret o lein ar bla-mañ** : Ils étaient aux alentours de deux cents ayant dîné cette année *(Skrigneg)* ; **Vije ket re heñ ! Nann, 'tro seizh matrehe, vïent laket ba ar chiminar !** : Il n'y en avait pas trop hein ! Non, peut-être aux alentours de sept, on les mettait dans la cheminée ! *(Bolazeg)*

◆ Aux environs de ; **'Tro mis-meurzh** : Aux environs du mois de mars *(Laz)* ; **Oh ! Ar gwellañ mar(e) zo é matreh(e) 'vel 'tro mis-meurzh ahe** : Oh ! La meilleure époque c'est peut-être comme aux environs du mois de mars là *(Laz)* ; **An annoarésed vije sa(v)et ba ur feurm-all ha erruign neu'n 'tro eizh mis, naw mis ba ur beurajenn tal-kichenn ar stabul** : On élevait les génisses dans une autre ferme et elles arrivent alors aux environs de huit mois, neuf mois dans une pâture à côté de la stabulation *(Kallag)*

◆ Vers ; **Med 'tro unneg eur bennaket** : Mais vers onze heures et quelques *(Berrien)* ; **Ha 'tro deg eur (ne)med-kard** : Et vers dix heures moins le quart *(Landelo)* ; **'Tro deg eur-hanter, unneg eur** : Vers dix heures et demie, onze heures *(Kergloff)* ; **Divunet oa 'tro pedi'r deuh ar mintin** : Il était réveillé vers quatre-heures du matin *(Berrien)* ; **Hemañ oa marw 'tro deg la ha pevar-ugent** : Il était mort vers quatre-vingt-dix ans *(Plouïe)* ; **An dra-he zo e(rr)o 'tro ar blavechou tregont** : C'est arrivé vers les années trente *(An Uhelgoat)* ; **Ha vïe passeet ar reve war an dud yowank 'tro ugent la** : Les jeunes gens passaient le conseil de révision vers vingt ans *(Plouïe)* ; **Gwich-all vij(e) lak(et) an dud da ziwoull ar saout 'tro pemp-c'hwec'h la !** : Autrefois on faisait garder les vaches vers cinq-six ans ! *(Skrigneg)* ; **A-raog vïe teil ba-dan ar lon(ed) ar mo(d)-se ha vis(e) ket skarzh(et) (ne)med 'tro gouel-Nedeleg ha neu'n 'tro (a)n de kentañ 'r bla, ahe vis(e) an devechou kass-teil** : Avant il y avait du fumier sous les bêtes comme ça et on ne vidait que vers Noël et alors vers le premier de l'an, là c'étaient les journées d'envoi de fumier *(Speied)*

➢ **Ba-tro kêr** : En périphérie de la ville (du village...) ; **Heñ oa ba'r c'hoat ahe, an douar mad oa ba-tro kêr** : Il était dans le bois là, la bonne terre était en périphérie de la ville *(Landelo)*

➢ **Be 'tro (memes / an) oajou ga *ub.*** : Être approximativement de l'âge de qqn. ; **Ar re-he so tro an oajou ganen n'eus ket kalz kin !** : Ceux qui sont approximativement de mon âge ne sont plus très nombreux ! *(Plonee)* ; **Ha oa ur mevel yowank tro memes oajou ga paotr an ti** : Et il y avait un jeune commis aux alentours du même âge que le garçon de la maison *(An Uhelgoat)*

➢ **E-tro poent** : Vers l'époque de ; **An dra-he oa 'tro poent ma mamm-gozh, a'h ee tud da gestal 'vi(d) an ilis** : C'était vers l'époque de ma grand-mère, les gens allaient quêter pour l'église *(Skrigneg)*

**EUBEUL / HEUBEUL** ['(h)ø:bøl] : [***ebeul*** 1464] n.m. (pl. **-ien** [(h)ø'bøljən] [hø'bø.jən]) ; Poulain / **EUBEULES / HEUBEULES** [(h)ø'bø:ləz-s] : [***ebeulez*** 1857] n.f. (pl. **-ed** [(h)øbø'le:zəd-t]) ; Pouliche

✗ *cf.* : ***kaseg, keseg, lon-keseg, marc'h***

◆ Poulain ; **Med n'andure ket he eubeul** : Mais elle ne supportait pas son poulain *(Karnod)* ; **Spahet é ar marc'h hag an eubeul** : Le cheval et le poulain sont castrés *(Plouïe)* ; **Ha (e)vid ar bla é marw hi eubeul** : Et cette année son poulain est mort (à la jument) *(Karnod)* ; **Galoup a ra ar gaseg gad hi eubeul** : La jument court avec son poulain *(Pleiben)* ; **Un eubeul gouest da sparlañ forz-piw** : Un poulain (gars) capable de neutraliser n'importe qui *(Poullaouen)* ; **Ha ene oa pider gaseg ha pe(va)r heubeul beb pla !** : Et il y avait là quatre juments et cinq poulains chaque année ! *(Kareis)* ; **Du-mañ oa ur blavezh oa pemp eubeul bihen ar memes bla** : Il y a eu chez moi une année où il y avait cinq petits poulains la même année *(Skrigneg)* ; **Un tamm marc'h-kampagn ha' ràe ur mell heubeul doc'h** : Une sorte de cheval de campagne qui vous donnait un gros poulain *(Kleden)* ; **An eubeul tàè, brofitè toud hag an eubeul vis(e) pell re hross 'vi(d) ar gaseg dé zigass (a)naoñ war an douar** : Le poulain venait, il consommait tout et il était bien trop gros pour que la jument le fasse naître *(Kleden)* ; **Foar mis-du neu'n oa foar ar c'herseg, kerseg 'n-om ga(v)e deus partoud ! Hag ur bern eubeulien bihen vis(e) gwerzhet** : La foire du mois de novembre était alors celle des chevaux, des chevaux se retrouvaient de partout ! Et on vendait énormément de petits poulains *(Kergloff)* ; **Ar paotr-kaezh kaseg (e)ssê 'tiwall heh eubeul bihen ba kost ar harzh, ba ur c'horn benneket, kar 'r blei, heñ nise lahet an heñi bihen !** : La pauvre jument essayait de protéger son petit poulain à côté du talus, dans un coin quelconque, car le loup aurait tué le petit ! *(Ponvel)* ; **Ma visent keseg ha vise eubeulien bihen gate, pet(r)a ! Med ha neuhe vïer ket 'lakad 'nê-gn d'o(be)r toud ar micheriou 'è 'benn vïent 'ho(r)tos un eubeul bihen** : Mais c'étaient des chevaux accompagnés de poulains quoi ! Mais alors on ne les faisait pas faire tous les métiers non-plus quand ils attendaient un petit poulain *(Sant-Wazheg)*

◆ Pouliche ; **Un eubeules (a) dri bla** : Une pouliche de trois ans *(Karnod)*

➢ **Dreist moue ar gaseg kozh vé tapet an eubeules yowank** : Il faut se faire bien voir de la mère pour avoir la fille (mot-à-mot : Par-dessus la crinière de la vieille jument on attrape la jeune pouliche) *(An Uhelgoat)*

➢ **Eubeul gourvla** : Yearling ; **Lec'h oa bet 'werzhañ un eubeul gourla** : Là où fut vendu un yearling *(An Uhelgoat)*

**EUR** [ø:r] : [vx. br. ***or*** ; ***eur*** 1499] n.f. (pl. **-iou** ['ø.rju]) ; Heure (de)

✗ *m. dér.* : ***hantereur, kardeur***

**Div eur** [di:vəʳ] : Deux heures *(Plouïe)* ; **Un eur vad a-peu-prè** : Une bonne heure a-peu-près *(Skrigneg)* ; **Beb eur ha beb momed** : Chaque heure et chaque instant *(Poullaouen)* ; **Nav eur deus an nos** : Neuf heures du soir / Vingt-et-une heures *(Landelo)* ; **Pé oa c'hwec'h eur (ne)med deg** : Lorsqu'il fut six heures moins dix *(Skrigneg)* ; **Peus kimed digor d'an eur-se** : Tu n'as qu'à ouvrir à cette heure-là *(Landelo)* ; **Pé oa erro tost da unneg eur** : Lorsqu'il fut près de onze heures *(Landelo)* ; **Ha 'tro deg eur (ne)med-kard** : Et vers dix heures moins le quart *(Landelo)* ; **Ped eur oa ? Deg-eur oa deuh ar mintin** : Quelle heure était-il ? Il était dix heures *(Skrigneg)* ; **Ah ! Med deut an**

**eur d'hond da lein** : Ah ! Mais il est l'heure d'aller déjeuner *(Kergloff)* ; **E labour ree, e eizh eur a-peu-prè** : Il faisait son travail, approximativement ses sept heures *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Un eur meus da chom (a)ssames ganes** : J'ai une heure à rester en ta compagnie *(Skrigneg)* ; **(A-)benn neuhe oa unneg eur (a-)peu-prè** : Pour alors il était approximativement onze heures *(Landelo)* ; **Deut (a-)benn div eur** [di:vər] **deuh ar mintin** : Ils vinrent à deux heures du matin *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ar c'hure oa laret daoñ be (a-)benn deg eur** : On a dit au vicaire d'être pour dix heures *(Landelo)* ; **Ha da deir eur hanter, da deir eur ha-kard** : Et à quinze heures trente, à quinze heures quinze *(Plourac'h)* ; **Pé vise debet lein vise gwraet un eur dihan** : Quand on avait dîné on prenait une heure de pause *(Plouïe)* ; **Po kime be ba du-mañ (a-)benn nav eur just** : Tu n'auras qu'à être chez moi pour neuf heures pile *(Landelo)* ; **Ha da greis-te oa un eur-hanter (e)vid dib(r)iñ** : Et à midi on avait une heure et demie pour manger *(Berrien)* ; **Ped eur é ? – C'hwec'h eur hanter – Ken a-bred-se ?!** : Quelle heure est-il ? – Six heures et demie – Si tôt que ça ?! *(Skrigneg)* ; **Da bed eur 'n-om gav an treñ ? – Da nav eur ha-kard** : À quelle heure arrive le train ? – À neuf heures et quart *(Skrigneg)* ; **Ah ! N'é ket ! Seizh eur deg 'n-hi(ni) é, 'n-om drompet oun** : Ah ! Non ! Il est sept heures dix, je me suis trompée *(Skrigneg)* ; **Oh ma Doue ! Ni zo bet pell ba'h ar vagajin ! 'Zhpenn un eur** : Oh mon Dieu ! Nous sommes restés longtemps dans le magasin ! Plus d'une heure *(Skrigneg)* ; **Boñ ! Meump kemed mond neuhe ! Da c'hwec'h-eur (e)ma an eur** : Bon ! Nous n'avons qu'à aller alors ! L'heure, c'est six heures *(Skrigneg)* ; **Ba'r feurmou lec'h vise ar labour teue an dud maes da c'hwec'h eur deuh ar mintin** : Dans les fermes où il y avait le travail les gens sortait à six heures du matin *(Plouïe)* ; **Nin oa den e-bed 'chikour (a)ha(no)mp ! Me(d) an dra-he bassees euriou** : Nous n'avions personne pour nous aider ! Mais à ça tu passais des heures *(Lannedern)* ; **Da bed eur 'n-om gav an treñ ? – Da nav eur ha-kard** : À quelle heure arrive le train ? – À neuf heures et quart *(Skrigneg)* ; **Set(e) p(a) oa deut an eur d'hond kuit ma lar(et) kenô daoñ ha yô neuhe !** : Donc lorsqu'il fut l'heure de partir je lui dis au revoir, et alors c'est parti ! *(Berrien)* ; **(A-)benn lak anèi da zibiñ ur pred mad vise daw kontañ un eur gati !** : Pour la faire manger un bon repas il fallait compter une heure ! *(Plouïe)* ; **Piw vije bet chom da roiñ un eur da roiñ he boued dèi ? Den e-bed !** : Qui serait resté donner une heure pour lui donner à manger ? Personne ! *(Berrien)* ; **Matresse oa pemp eur (a-)benn oaint deut d'ar gêr deuh ar fest-nos** : Il était peut-être cinq heures avant qu'ils ne reviennent à la maison du fest-nos *(Plonee)* ; **Me(d) 'hond da be-lec'h (e)moc'h ken fiched ha ken braw, d'an eur-mañ ?** : Mais où vas-tu si élégant et si beau, à cette heure-ci ? *(Sant-Hern)* ; **Vïe rôet kerc'h, rôet foenn dê ha goud(e)-se da-beked c'hwec'h eur deuh an nos** : On leur donnait de l'avoine, du foin et ensuite jusqu'à dix-huit heures *(Berrien)* ; **'Benn un eur amañ (v)o seizh eur hanter deuh ar mintin ha red (v)o demp mond !** : Dans une heure, il sera sept heures et demie du matin et il faudra y aller ! *(Skrigneg)* ; **'Benn pis(e) gwraet un eur, pé vis(e) troc'het kalz voenn d'ar mar(e)-s(e) ga'r valc'h heñ !** : Quand t'avais fait une heure, puisqu'on coupait beaucoup de foin à la faux à cette époque-là hein ! *(Kleden)* ; **Med an dra-he oa padet hirroc'h (e)vid mo kontet dec'h ahe pegur, sur a-walc'h, oa padet ar labour-se un eur pe un eur-hanter** : Mais ça a duré plus longtemps que ce que je vous aurais raconté là, puisque, ce travail a sûrement dû durer une heure une heure-et-demi *(Plouïe)* ; **Dowzeg eur bemde ha labourad d'ar sadorn, vije ket (ne)med d'ar sul ha vich(e) ket labouret** : Douze heures par jour et travailler le samedi, il n'y avait que le dimanche où l'on ne travaillait pas *(Skrigneg)* ; **Oh daon ! Pell oamp bet 'hat ! Da c'hwec'h eur oa 'benn oamp deut (a)hann ha oamp aet tro teir eur hag un dra mennañket** : Oh diantre ! Nous sommes restés longtemps tiens ! Il était dix-huit heures avant que nous partions d'ici et nous étions partis vers quinze heures et quelques *(Skrigneg)* ; **Ar skoul vïe ket 'e, me voa seizh vla b(e)nnaket pé voan aet d'ar skoul ha vïe kimed un neub(eud) euriou-skoul** : Il n'y avait pas non-plus d'école, j'avais sept ans et quelques lorsque je suis allé à l'école et il n'y avait que quelques heures d'école *(Plonee)* ; **Pé oa digoueet ba Plestin 'e, bet n'ounn ket ped eur klask mond, pugur an dra-he ra 'zhpenn tregont kilometr** : Lorsqu'il arrive aussi à Plestin-les-Grèves, il a mis je ne sais combien d'heures à aller, puisque ça fait plus de trente kilomètres *(Ar Fouillez)* ; **N'eus ket emm d'ond da gass anê, da 'h essal tespun 'nê, ar re-h(e) 'h a o-hun ! Ha c'hoazh a houzont an eur d'ond c'hoazh !** : Il n'y a pas besoin d'aller les amener, d'essayer de les ramasser, elles vont seules ! Et de plus elles connaissent l'heure ! *(Skrigneg)*

- **Bara deg-eur** : Collation de dix heures (m.à.m. pain de dix heures, cf. **gortosenn**) ; **Ale ! Bar' deg eur zo 'tigoueo !** : Allez ! La collation de dix heures arrive ! *(Pleiben)* ; **'Tro deg eur vije ar vestres an tïegezh hag a teue gad ur paner da zigass(e)d, justamant, bar' deg eur ba'r park** : Vers dix heures la maîtresse de maison venait munis d'un panier pour apporter, justement, la collation de dix heures au champ *(Pleiben)*
- **D'an eur gozh** : À l'heure solaire ; **Deg eur deus ar mintin, d'an eur gozh** : Dix heures, à l'heure solaire *(An Uhelgoat)*
- **Eur (a) labour** : Heure de travail ; **Med 'benn an devezh war-lerc'h, pé vé daw 'h o(be)r pemp eur pe c'hwec'h eur-labour deus ar sul, n'eus ket voien !** : Mais pour le lendemain, lorsqu'il faut faire cinq ou six heures de travail le dimanche, y a pas moyen ! *(Lannedern)* ; **Ma vefe kontet an euriou a labour hag ar boan-benn zo bet 'h ober an dra-he, nefe ket keme(nt)-se c'hoant an dud da 'n-im blantañ ba'r *galère* hañ !** : Si on contait les heures de travail et le mal de tête que ce fut de faire ça, les gens n'auraient pas tellement envie de se foutre dans la galère hein ! *(Lannedern)*
- **Eur-horolaj** : Heure d'horloge ; **Ha pezh ar re-all lakè un devezh d'o(be)r, pe un devezh-hanter, hemañ neuhe a ree an dra-he 'n-ur 'h o(be)r div eur-harolaj ! Ha diboan !** : Et ce que les autres mettaient une journée à faire, ou une demi-journée, il faisait ça alors en deux heures d'horloge ! Et sans peine ! *(Skrigneg)*
- **Pedi'r** [pe'di:r] (de **peder-eur**) : Quatre-heures ; **Da bedi'r** [be'di:r] **é mer(e)nn** : À quatre-heures c'est le goûté *(Lannedern)* ; **Divunet oa 'tro pedi'r** [pe'di:r] **deuh ar mintin** : Il était réveillé vers quatre-heures du matin *(Berrien)* ; **Pass dond a-raog pedi'r** [pe'di:r] **deus an a(b)ard'he !** : Ne viens pas avant quatre-heures de l'après-midi ! *(Laz)*
- **Un eur pe un eur** : À une heure ou à une autre ; **'Ho keme(d) go(r)tos aha(n)on, me 'h ay (a)ssames ganes, un eur pe un eur, me 'n-om ga(v)o !** : Vous n'aurez qu'à m'attendre, je viendrai avec vous, j'arriverai à une heure ou à une autre ! *(Skrigneg)*

**EURED** ['ø:rəd-t] : [***euret*** XVI[e]] n.f. (pl. **eureujou** [ø'rø:ʒu]) ; Noce (-s)

✗ *cf.* : ***deme, direst-friko, goulladenn, prïedelezh***

**Un eured 'kornal** : Une noce faisant grand bruit *(Poullaouen)* ; **Teir eured gran** : Trois noces distinguées *(Poullaouen)* ; **Devezh eured ma breur** : Le jour des noces de mon frère *(Plouïe)* ; **Ar wech kentañ ba un eured ba Laz** : La première fois dans une noce à Laz *(Sant-Wazheg)* ; **Ah ya ! Me zo bet alïes ba'r feurmou ba'n eureujou oa** : Ah oui ! Je suis allée souvent dans les fermes dans les noces qu'il y avait *(Ponvel)* ; **Ur wech oa-hi 'hond d'an eured ha na tenn(et) he lunedou** : Une fois elle allait à une noce et elle enleva ses lunettes *(Kareis)* ; **Med eñ na disket buan, sete oa krog d'hond d'o(be)r an eureujou** : Mais il avait vite appris, il commençait donc à faire les noces *(Skrigneg)* ; **Beñ a-wechou oa krog d'en-om zibrouilh pé vije goull d'ond d'o'r an eureujou** : Ben des fois il commençait à se débrouiller quand on lui demandait d'aller faire les noces *(Skrigneg)* ; **Hag e-se oa bet ar goulladou hag e-se oa gwraet an dimiiñ ha gwraet an eured** : Et donc les demandes en mariage avaient été faites et donc le mariage fut fait ainsi que la noce *(Sant-Hern)* ; **War an eured pa teue an dud maes an ilis vise gwraet dañs ar boked, (e)n-ur sortïal deuh an ilis** : Pendant la noce lorsque les gens sortaient de l'église on faisait la danse du bouquet, en sortant de l'église *(Plourac'h)* ; **Ya, kano ! Pep-heñi na e damm son kasimant, 'h eent d'an eureujou, neu'n vis(e) eureujou bras hañ !** : Oui, chanter ! Chacun avait sa petite chanson quasiment, ils allaient dans les noces, il y avait alors de grandes noces hein ! *(Ponvel)* ; **Ar bla(v)ezh-te raog oa-i marw, oa-i aet da Ba(r)is da eur(e)d he merc'h-vihen ! Ha oa-i aet peïsantes !** : Cette année-là avant qu'elle ne meure, elle alla à Paris pour les noces de sa petite fille ! Elle était en (habit de) paysanne ! *(Plonee)* ; **Oh bah ! Me bresto dit ur bragou poltok meus ahe his-se hag ur chupenn, red é dit mond d'an eured neuhe !** : Oh ba ! Je te prêterai un pantalon en suédine que j'ai là et une veste, alors il faut que tu ailles à la noce *(Skrigneg)* ; **Heus kemed gwel(ed) serten eureujou, oa pevar-c'hant dèn wichou... Pevar-c'hant dèn !!! Memes 'zhpenn wichou !** : Tu n'as qu'à voir certaines noces, il y avait parfois quatre cents personnes... Quatre cents personnes !!! Parfois même plus ! *(Skrigneg)* ; **Ga un dreujenn-gaol a'h ee da son ba'h an eureujou, p(a) oa yowank ha 'h ee da choukour son, vij(e) ket i-hun, med ga'r re-all !** : Il allait jouer de la clarinette dans les noces, lorsqu'il était jeune et il allait aider à sonner, il n'était pas seul, mais avec les autres ! *(Skrigneg)*

- **Goûd lak he sae-eured dèi** : Savoir lui mettre sa robe de mariée (c-à-d. lui faire un enfant pour qu'elle l'épouse) ; **Hezh neus gouïet pe-naos lak hi sae-eured dèi** : Il a su comment lui mettre la robe de mariée (c-à-d. qu'il l'a mise enceinte dans ce but) *(Plouïe)* ; **Hezh neus gouïet lak he sae-eured dèi, neus gwraet ur bugel dèi** : Il a su lui mettre sa robe de mariée, il lui a fait un enfant *(Plouïe)*
- **Nos kentañ an eured** : Nuit de noce ; **Ouïon ket pe-seurt mod vé gwraet an nosvezh kentañ d'an eured** : Je ne sais pas comment on fait pendant la nuit de noce *(Sant-Hern)* ; **Gis a ouïon ket pe-seurt mod vé gwraet da nos kentañ an eured** : Vu que je ne sais pas comment on fait pour la nuit de noce *(Sant-Hern)*
- **Sae-eured** : Robe de mariée

**EUREUJIÑ** [ø'rø:ʒə] : [***eureugi*** 1659] vb. ; (se) Marier

✗ *cf.* : ***demeiñ***

**Med goude, pé oaint eureujet neuhe, oa bet bal** : Mais ensuite, lorsqu'ils se marièrent donc, il y eut un bal *(Berrien)* ; **An (hi)ni-bihen oa ganet pevar mis hanter goud(e) oagn eureujet** : Le petit naquit quatre mois et demi après qu'ils furent mariés *(Skrigneg)* ; **Ur wech meus choñj lar me voa dimeet, eureujet ha voan krog la'o ur lapin** : Je me rappelle d'une fois que j'étais fiancée, mariée, j'avais commencé à tuer un lapin *(Sant-Wazheg)* ; **Med heñ oa dimeet d'un' c'hwezeg la na bet renket kaoud un dispañs (e)vid be eureujet** : Mais il fut fiancé à une de seize ans et il dut obtenir une dispense pour être marié *(Plourac'h)* ; **Ahe m(a) ema ma mab 'h eureujiñ hag un eured du-m(añ) ha du-nt ha on e(rr)i da bidiñ 'han(o)h** : Là mon fils se marie, il y a une noce ici et là et je viens vous inviter *(Skrigneg)*

- **A-neve eureujet** ['ne:vø,rø:ʒəd-t] : Nouvellement marié (-e) ; **Me meus choñj, p(a) oan 'nev' eureujet 'è, oan goullet d'ond d'o(be)r tro an ilis 'è, neuhe vije destumet bleud, houzoh walc'h** : Je me rappelle, lorsque je fus aussi nouvellement mariée, on m'avait aussi demandée de faire le tour de l'église, on collectait alors de la farine, vous savez bien *(Skrigneg)*

**EÜRUS** [ɛ'yrys] ['ɛrys] : [***eurus*** 1499] ad. ; Heureux (-se)

✗ *m. dér.* : ***maleürus*** ; & *cf.* : ***kontant***

**Eürus vije bet ganen-me koulskoude** : Il aurait toute fois été heureux en ma compagnie *(Berrien)* ; **Oh ya ! Kontant ver, eürus ver gwel anê !** : Oh oui ! On est contant, on est heureux de les voir ! *(Skrigneg)* ; **Ma ra (e)veld a larin-me daoñ 'o eürus** : S'il fait comme je luis dit il sera heureux *(Berrien)* ; **Ablamor demp da ve bet eürus ur pennadig hon-dow** : Pour que l'on puisse être heureux tous les deux un petit peu *(Berrien)* ; **Med oa-ñw ket eürus pugur voa ket rantreet ar paotr-all...** : Mais il n'était pas heureux puisque l'autre garçon n'était pas rentré... *(Lokered)* ; **Ur roue penvidig hag a na tri baotr ha eürus oant, pugur nintra a vanke dê** : Un riche roi qui avait trois garçons et ils étaient heureux, puisque rien ne leur manquait *(Lokered)* ; **Pé oa ma dud bew ha toud ar familh ase, mé dantin ha toud se, neu'n oan-me eürus memes-tra ba kêr** : Lorsque mes parents étaient en vie et toute la famille là, ma tante et tout ça, alors j'étais quand-même heureuse au village *(Ponvel)*

**EÜRUSAMANT** [eyry'zɑ̃mən] : [***eurusamant*** 1877] ad. ; Heureusement

✗ *m. dér.* : ***maleürusamant***

**Eürusamant doc'h !** : Heureusement pour vous ! *(Plonee)* ; **Ha eürusamant ma gwraet se** : Et heureusement que j'avais fait ça *(Lokarn)* ; **Eürusamant é bet chañch(e)t an traou 'è !** : Heureusement que ça a changé aussi ! *(Kareis)* ; **Ya, med eürusamant vïe ar re-all 'tal-kichenn** : Oui, mais heureusement qu'il y avait les autres à côté *(Lokmarïa)* ; **Ha eürusamant oa ket un tamm plous ba'r c'harr** : Et il y avait heureusement un peu de paille dans la charrette *(Ponvel)* ; **Eürusamant zo un tamm chañchamant memes-tra** : Heureusement qu'il y a quand-même un peu de changement *(Berrien)* ; **Eürusamant é chañchet an traou, kar oa ket bevabl** : Heureusement que ça a

changé, car ce n'était pas vivable *(Kergloff)* ; **Eürusamant vé ket emm (ne)med da waskañ war ar bouton** : Heureusement qu'il n'y a plus besoin que de presser sur le bouton *(Skrigneg)* ; **Eürusamant neus skrivet un neubeud pochou dèi war an daol ene** : Heureusement qu'il a écrit quelques mots sur la table là *(Kolloreg)* ; **Rôet ur pezh taol-penn ba'r morgleuñ hed an hent, eürusamanet oa ket (a) vein !** : Donné un sacré coup de tête dans le reste de talus le long de la route, heureusement qu'il n'était pas de pierres *(An Uhelgoat)* ; **Ya, mad é hag a zo laret dèi eürusamant ha neus diwadet, kar p(anv)er da se oa paket !** : Oui, c'est bon et on lui a dit qu'heureusement elle a saigné, car sans ça elle était foutue ! *(Skrigneg)*

**EURVEZH** ['œrvəz-s] : [***heurvez*** 1732] n.f. (pl. **eurvechou** [œr'veʃu]) ; Heure (de)

✗ *cf.* : ***eur***

**Un eurvezh da jilow ribostadennou** : Une heure à écouter des ritournelles *(An Uhelgoat)*

**EURZH** ['ørz-s] : n.f. ; Ordre (cf. **urzh**)

**EUZHUS** ['ø:zyz-s] : [***euzus*** 1716] ad. ; Abominable / Atroce

✗ *syn.* : ***abominabl, hudur, spontus***

**Me ga(v)e an dra-he euzhus, ya** : Je trouvais ça atroce, oui *(Berrien)* ; **Oh ya ! Med an dra-he oa euzhus da wel !** : Oh oui ! Mais c'était atroce à voir ! *(Berrien)*

**EVADEG** [(h)e'vɑ:dəg-k] : [***evadeg*** 1923] n.f. ; Beuverie / Libation

**Vïe gwraet un evadeg-chistr ha vije bet mew toud an dud** : On faisait une beuverie de cidre et tout le monde aurait été saoul *(Plouïe)*

**EVAJ / IVAJ** [e:vaʒ-ʃ] [i:vaʒ-ʃ] : [***evage*** 1723] n.m. ; Boisson

✗ *syn.* : ***boesson***

**Oa ket miret d'ober chop ba-dreñw ar c'harr i(v)e ha deut an ivaj maes deuh ar varrikenn, sete heñw ree chop ba'n dour** : Il ne pouvait pas s'empêcher de faire un somme derrière la charrette également, et la boisson est sortie de la barrique, il roupillait donc dans l'eau *(Kolloreg)*

**EVAÑ / EVO / IVAÑ / EBED** ['e:və] ['e.o] ['i:ve] ['e:bəd-t] : [***effaff*** 1464 ; ***yvet*** XVII^e ; m. br. ***effuo***] vb. ; Boire

✗ *syn.* : ***lonkañ***

**Heñ houlle d'evañ** : Il demandait à boire *(Ar Fouillez)* ; **Debamp hag evam** : Mangeons et buvons *(Kergrist)* ; **Pe kafe pe te eves ?** : Tu bois du café ou du thé ? *(Skrigneg)* ; **Eh ! C'hwi a ev gwin ?** : Eh ! Vous buvez du vin ? *(Skrigneg)* ; **Evañ laezh rañw ket** : Je ne bois pas de lait *(Berrien)* ; **Ur vor(e)nn d'evañ kafe** : Un bol pour boire le café *(Skrigneg)* ; **N'evoc'h ket gwin i(v)e ?** : Tu ne bois pas non-plus de vin ? *(Berrien)* ; **Ha pa na evet e vann'h gwin** : Et lorsqu'il but son verre *(Skrigneg)* ; **Mond a ree da ivañ gwin ar person** : Il allait boire le vin du recteur *(Lokmarïa)* ; **Ev mïoc'h da gass ar youd d'an traoñ** : Boire plus pour faire descendre la bouillie *(Skrigneg)* ; **N'evamp ket laezh kin, n'é ket mad domp** : Nous ne buvons plus de lait, ce n'est pas bon pour nous *(Plouïe)* ; **Ha deut da ev' i vann'h d'ar bourk da trow** : Et il est descendu boire son coup au bourg *(Skrigneg)* ; **Tammou gwir bi(he)n fin da evañ gwin kozh** : De petits verres fins pour boire du vieux vin *(Skrigneg)* ; **Dihan(et) na da iviñ laezh, soufr ket kement** : Il avait arrêté de boire du lait, il ne souffre plus autant *(Skrigneg)* ; **Ur bann(ac)'h chistr evin da dorr ma sec'hed** : Je boirais bien un verre de cidre pour casser ma soif *(Berrien)* ; **Evet chistr paotred ! Amañ zo gwin a-walc'h !** : Buvez du cidre les gars ! Ici il y a assez de vin ! *(Plouïe)* ; **Hezh na disket ivañ gwin ba'n trañchïou ma'hat** : Il avait probablement appris à boire dans les tranchées *(Lokmarïa)* ; **Ha oa hezh ene 'h evañ bannac'hou ba'n ostaliri** : Et il était là à boire des coups dans le bar *(Berrien)* ; **Med an dra-he vije ket laket d'an dud da evañ 'vel-kent !** : Mais on ne donnait pas ça à boire aux gens tout de même ! *(Skrigneg)* ; **Ma ! Trist é, hezh a ev bannac'hou a-walc'h (a)darre...** : Eh bien ! C'est triste, il boit encore des coups *(Berrien)* ; **Matrehe un de (e)ma me 'n-hi(ni) 'o evañ ba e werenn !** : Peut-être qu'un jour, ce sera moi qui boirai dans son verre ! *(Skrigneg)* ; **Na sort e-bed : Na da dommañ, na da evañ** [de 'e:və]**, na da zibiñ** : Il n'avait rien : Ni pour se chauffer, ni à boire ni à manger *(Skrigneg)* ; **An dra-he zo terrupl, pugur lak ket doc'h mond da evañ hañ** : C'est terrible puisque ça vous coupe l'envie d'aller boire (alcool) hein *(Kolloreg)* ; **Eh ! Teusk é an traou 'ha ! Ankoueet meus ofr dec'h da evañ !** : Eh ! C'est chiche ma foi ! J'ai oublié de vous offrir à boire ! *(Skrigneg)* ; **Ha gwraet gwin ga'n dra-he goude-se ha' vïe mad eviñ pur** : Et on en faisait ensuite du vin qu'il était bon de boire pur *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Hag evet dour deuh ar wazh c'hoazh ! N'oa ket bet ampoesonet !** : Et on buvait encore l'eau du ruisseau ! Elle n'avait pas été empoisonnée *(Plonee)* ; **Pé vije bet bervet ha-toud, pa 'h ees da 'h evañ deusouti goude** : Lorsque c'était fermenté et tout, lorsque tu allais en (du cidre) boire après *(Skrigneg)* ; **Hezh zo hond da lak ur banne gwin, 'hond d'ev** [ejv] **ur banne gwin** : Il va mettre un coup de vin, il va boire un coup de vin *(Lannedern)* ; **Ur bann'h gwin kozh ha hi(ni) mad ! A-sort peus ket evet pell-zo** : Un coup de vieux vin et du bon ! Comme tu n'en as pas bu depuis longtemps *(Skrigneg)* ; **Un tamm kwign mennaket vij(e) hag ur bann'h traou d'evañ** : Il y avait un bout de gâteau quelconque et un coup à boire *(Skrigneg)* ; **Ah beñ vijes ket dalc'h-mad éh eviñ ur bann'h chistr hañ !** : Ah ben tu n'étais pas constamment à boire un verre de cidre hein ! *(Skrigneg)* ; **Gou(de)-se ma gwas oa 'n-om laket da ev(añ), heñ na bet torret e har** : Ensuite mon mari se mit à boire, il s'était cassé la jambe *(Plonee)* ; **Deuzhtu nïe evet ur bann'h, paotr-powr, e'h ee ar paotr mat deuzhtu** : Tout de suite après avoir bu un coup, mon pauvre, le gars allait bien de suite *(Kleden)* ; **Deuet barzh ha deut dé evo ur bann'h chistr (a)ssames ganen** : Rentrez, et venez boire un coup de cidre avec moi *(Kleden)* ; **Kar an hini ouïe ket ev' ur bann'h gwech-all oa ket un dèn a oa !** : Car celui qui ne savait pas boire un verre autrefois n'était pas un homme ! *(Plourac'h)* ; **Oh ! Pass ga hemañ, gav ket din... 'Benn-neuhe (v)o red demp evañ kalz** : Oh ! Pas à cause de lui (du cidre), je ne crois pas... Pour-lors il nous faudra beaucoup boire *(Skrigneg)* ; **Ma nïent bet ur bann'**

**traou bennaket da eviñ med na voa ket bet bann' dour e-bed** : S'ils avaient eu un coup quelconque à boire, mais il n'y en avait pas eu une goutte *(Plonee)* ; **Sañset oa ket droad da iviñ, oa ket droad da gaoud gwin d'ar mare-te tamm e-bed** : Censément on n'avait le droit de boire, on n'avait pas le droit d'avoir de vin du tout à cette époque-là *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ar merc'hed vé ken mew hag ar baotred ! Evañ rent kement 'ha, n'eint ket gwelloc'h 'è** : Les filles sont si saoules que les garçons ! Elles boivent autant ma foi, elles ne sont pas mieux non-plus *(Skrigneg)* ; **Ni zo 'hond da ev' ur bann'h d'an nec'h, dond a ret (a)ssames ganemp ? – Daon ya 'ha !** : Nous allons boire un coup en haut, vous nous accompagnez ? – Ah oui ma foi ! *(Skrigneg)* ; **C'hwi n'eveh ket ba(nna)c'h traou ganoh ? Chom d(a) gaoseal ar mod-s(e) 'tà sec'hed d'an den 'è** : Vous ne buvez pas un coup ? Ça donne soif aussi de rester parler comme ça *(Speied)* ; **Bremañ da ziveañ, bremañ zo marw lod anê, med ar-he 'h ee beb sul ar mod-se da ev' un banne traou** : Tout dernièrement, maintenant certains d'entre eux sont morts, mais ils allaient chaque dimanche comme ça boire un coup *(Kolloreg)* ; **Oh ma Doue ! Ma n'é keme(d) an dra-he é, deus ba'h an ti ha 'h amp da strinkañ hom-dow ! 'H amp d'evañ beb a vann'h !** : Oh mon Dieu ! Si ce n'est que ça, rentre dans la maison, nous allons trinquer tous les deux ! Nous allons boire un coup ! *(Skrigneg)* ; **Telefonet na d'an hini oa klask kaviar 'è hag oa laret daoñ pe-naos evid kaoud mad « le caviar » é daw ev' ur bann'h vodka da-heul** : Elle avait aussi téléphoné à celui qui cherchait du caviar et on lui a dit que pour trouver bon le caviar il faut le faire suivre d'un verre de vodka *(Skrigneg)* ; **Ma'hat peut emm da evañ un dra mennañket ! Ankoueet ma reiñ ur bann'h dec'h da evañ, 'n-om gaoud a rey kridïenn dec'h ahe his-se !** : Vous avez probablement besoin de boire quelque chose ! J'avais oublié de vous donner un coup à boire, vous allez vous mettre à grelotter là comme ça ! *(Skrigneg)* ; **(A-)raog an dour vïe daw mond da gerc'h(ad) anèoñ d'ar feunteun (e)vi(d) 'h o(be)r boued, sè, ga'r sailh ha vis(e) ur stalig-dour ba-dreñw, ba un tu bennaket dre-amañ gi-mañ hag a vise evet** : Avant il fallait aller chercher l'eau à la fontaine pour faire la nourriture, munis d'un seau, un point d'eau se trouvait derrière quelque part par ici et on (en) buvait *(Speied)*

- **Dour prop da evañ** : Eau potable ; **Dour prop neu'n da e'o** : Donc de l'eau potable *(Speied)*
- **N'é ket braw lak un asen da ebed (a-)benn né ket sec'hed** : Ce n'est pas facile de faire boire un âne quand il n'a pas soif *(Kleden)*

**EVEL / EVELD / EVELT** [(ə')vɛl] [(ə')vɛl(d/t)] : [vx. br. ***amal*** ; ***euel*** 1499] prép. ; Comme / Que (comparatif)

✗ *syn.* : *(comme)* ***e-gis, memes-mod, mod*** *(que)* ***ha***

- **Eveldin (-me) / Evelton** [(ə)vɛl'diɲ] [(ə)vɛl'di.m(ə)] [(ə)'vɛltɔn] : Comme moi / Que moi ; **Hinnezh a ra 'veldin-me** : Il fait comme moi *(An Uhelgoat)* ; **Hezh gaosev 'veldin-m' a-peu-prè** : Il parle à-peu-près comme moi *(Speied)*
- **Eveldit (-te) / Eveltout** [(ə)vɛl'dit] [(ə)vɛl'ditə] [(ə)'vɛltut] : Comme toi / Que toi ; **Dow 'veldit-te !** : Deux comme toi ! *(Skrigneg)*
- **Eveldaoñ / Eveltoñ** [(ə)vɛl'dɑ̃w] [(ə)'vɛltɔ̃] [(ə)'vɛltɔ] : Comme lui / Que lui ; **Ken kreñw 'veldaoñ deja a-walc'h** : Aussi fort que lui pour ainsi dire *(Landelo)*
- **Eveldèi / Evelti** [(ə)vɛl'dɛj] [(ə)'vɛlti] : Comme elle / Qu'elle
- **Eveldemp (-ni) / Eveldemp-ni / Eveltemp** [(ə)vɛl'dəmp] [(ə)vɛl'dɛ.ni] [(ə)'vɛltəmp] : Comme nous / Que nous ; **Gaoseont ket toutafed 'velde'-ni** : Ils ne parlent pas tout à fait comme nous *(Skrigneg)*
- **Eveldèc'h / Eveltoc'h** [(ə)vɛl'dɛh] [(ə)'vɛltɔh] : Comme vous / Que vous
- **Eveldê / Eveltè** [(ə)vɛl'dɛ] [(ə)'vɛltɛ] : Comme eux (elles) / Qu'eux (elles)

◆ Comme ; **'Vel kalz...** : Comme beaucoup *(Plouïe)* ; **Oh pass, ar re-se jom 'vel vênt** : Oh pas du tout, ils restent comme ils sont d'habitude *(Plouïe)* ; **'Vel a vé gwraet bremañ papred** : Comme on fait toujours à l'heure actuelle *(Skrigneg)* ; **Ma ra 'veld a larin-me daoñ 'ho eürus** : S'il fait comme je luis dit il sera heureux *(Berrien)* ; **Med kemend-all a dud 'vel oa amañ 'hi-mañ** : Mais comme il y avait tellement de gens ici-même *(Berrien)* ; **Ya, kar pa larefen dit an traou 'vel a oagn** : Oui car pour te dire les choses comme elles étaient *(Plourac'h)* ; **Ahe laron doc'h lar me zo 'velt ar re-all 'e** : Là je vous dis que je suis aussi comme les autres *(Lannedern)* ; **Houzh oa ur feurm ha' zo chomet 'taw 'vel a oa** : C'était une ferme qui est toujours restée comme elle était *(Plouïe)* ; **N'eus ket moien da son(añ) toniou tre 'vel vé c'hoant d'o(be)r** : Mais on ne peut pas jouer des tonalités tout à fait comme on voudrait *(Skrigneg)* ; **Ni meump hastet buan lonk ar brezhoneg ha toud an traou (a)blam da ve 'velt ar re-all** : Nous nous sommes dépêchés d'oublier le breton et tout afin d'être comme les autres *(Skrigneg)*

◆ Que ; **Bremañ an amzer n'é ket kin memes stumm 'vel oa** : De nos jours le temps n'est plus ce qu'il était *(Plouïe)*

- **Dond evel** : Venir comme ; **Deut oa 'vel sakrist** : Il était venu comme sacristain *(Lokmarïa)*
- **Evel lares** [vɛ'lɑːrəz-s] [vɛ'læːr'z-s] : Comme tu dis ; **Pudur, 'vel lær's, amañ é dou'r-men' 'ha !** : Puisque, comme tu dis, ici c'est de la terre de montagne ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Me meus klêt 'vel lares, me(d) ma ket joñj** : J'ai entendu comme tu dis, mais je ne me souvenais plus *(Skrigneg)*
- **Evel a vije** : C'était selon ; **Ah nann 'ha, ar c'higer bassee ! Hag a brene ha oa ar moc'h pe ar loueou, 'vel vije !** : Ah non alors, c'est le boucher qui passait ! Et qui achetait, c'étaient les cochons ou les veaux, c'était selon ! *(Berrien)*
- **Evel vé emm d'ober** : Selon les besoins ; **Me ga(v)e emsa mond da joukour ma zad pe mamm d'o(be)r un dra menneket 'vel vije emm d'o(be)r** : Je préférais aller aider mon père ou ma mère à faire quelque chose selon les besoins *(Pluskelleg)*
- **Evel ma + *vb.*** : Dès que / Sitôt que ; **Ah ya ! Oh ya, 'vel ma teue ur c'hlasker-boued, eh beñ vïe rôet e goan dèoñ** : Ah oui ! Oh oui, dès qu'un mendiant venait, eh ben on lui donnait son souper *(Sant-Wazheg)*
- **Evel-mañ** : Comme-ci ; **Bep-heñi na tapet e irvênn hag a mamp koachet 'nèi deus hon dilhad deus ur mouchouer 'vel-mañ** : Chacun avait pris son radis et nous l'avions dissimulé contre nos vêtements contre un mouchoir comme-ci *(Kergloff)*

- **Evel mann e-bed** : Comme un rien ; **Ha karotes vije hadet mesk ar betrabes ! Mesk ar betrabes teuont 'vel mann e-bed ! Ahe vije rar gwel 'nê mankoud !** : Et on semait les carottes parmi les betteraves ! Parmi les betteraves ils viennent comme un rien ! Là il était rare de les voir manquer ! *(Skrigneg)*
- **Evel zo gleet** : Comme il faut / Dans la norme / Convenable ; **N'é ket kapat da gaoud ur gaos 'vel so gleet** : Elle n'est pas capable d'avoir une conversation normale *(Lokmarïa)*
- **Kavoud koulz + *vb.* evel + *vb.*** : Préférer autant + *vb.* que (de) + *vb.* ; **Hag ar baotred 'hat, ma Doue, ga'e koulz chilaou (a)nèoñ 'vel mond da labourad** : Et les gars, mon Dieu, préféraient autant l'écouter que d'aller travailler *(Landelo)*
- **Ober evel** : Faire comme / Imiter ; **O'r 'vel hon zud a reemp !** : On imitait nos parents ! *(Skrigneg)*

**EVELATO** [evɛl'ato] : [***evelato*** 1876] ad. ; Toutefois

**Kar me gar ma gwreg evelato** : Car toutefois j'aime ma femme *(Ar Fouillez)*

**EVEL-JUST** [(e)vɛl'ʒyst] : [***evel just*** 1893] adv. ; Bien sûr

**'Vel-just, red vije kassed an toas** : Bien sûr, il fallait apporter la pâte *(Lokmarïa)* ; **Vïe gwraet un tamm fèt mo(d)-se ha viser ket pa'n nos 'vel-just** : On faisait une petite fête comme ça, pas toute la nuit bien sûr *(Lannedern)* ; **Ar mod-se ouïe an dud badinañ 'tresse ha c'ho(a)rzhin ha kemer plijadur ha dikrïañ an dud 'vel-just** : Ainsi les gens avaient l'habitude de plaisanter entre eux, de rire, de prendre du plaisir et de décrier les gens bien sûr *(Lannedern)*

**EVEL-KENT** [(e)vɛl'kɛn-t] [vɛl'kɛ̃.n] : [***evel quend*** XVIII[e]] ad. ; En tout cas / Tout de même

- ✗ *syn.* : *(tout de même)* ***memes-tra***
- ◆ En tout cas ; **'Ma ket ba toull-an-nor 'vel-kent** : En tout cas elle n'est pas au pas de la porte *(Berrien)*
- ◆ Tout de même ; **Med n'é ket possubl 'vel-kent ?!** : Mais ce n'est pas possible tout de même ?! *(Skrigneg)* ; **Hete 'vel-kent ur gontadenn abominabl !** : C'est tout de même une histoire formidable ! *(Skrigneg)* ; **Memes-tra, 'vel-kent oah ket ken foll koll (a)nèi ken buan 'ta ?!**: Quand-même, tout de même vous n'étiez pas si affolé de la perdre si vite ?! *(An Uhelgoat)* ; **Pe-naos ?! 'Velkent n'o ket rôet ar re-he d'ar pilhouèr ! Traou ken solud-all !** : Comment ?! On ne va tout de même pas les donner au chiffonnier ! Des trucs si solides ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! Ma den mad, laret ket traou mod-se 'vel-kent ! Vé ket laret traou mod-se vé !** : Oh ! Mon brave, ne dites pas des comme ça tout de même ! On ne dit pas des choses comme ça ! *(An Uhelgoat)* ; **Ma ! Ar re-he so dilhad solud, pec'hed é 'vel-kent pass impliјiñ 'nê ! Danve ken solud-all !** : Eh bien ! Ce sont des vêtements solides, c'est tout de même pécher que de ne pas les utiliser ! Du tissu si solide ! *(Skrigneg)* ; **Daon 'vel-kent ! Meus ket pedet ahan(ou)t da zond amañ hi-mañ da lipad chadenn ar puñs !** : Enfin tout de même ! Je ne t'ai pas invité à venir ici pour lécher la chaîne du puits ! *(Skrigneg)*

**EVER** [e:vər] : [***euer*** 1499] n.m. (pl. **-ien** [e'vɛ.rjən]) ; Buveur

- ✗ *syn.* : ***lonker***

**Gwel a ret, ba hom micher memp ur brud fall, brud everien, lonkerien !** : Vous voyez, dans notre métier nous avions une mauvaise réputation, une réputation de buveurs, d'ivrognes ! *(Lokarn)*

**EVEZH** ['e:vəz-s] : [***euez*** XVI[e]] n.m. ; Attention

- ✗ *syn.* : ***intãnsïon*** ; & *cf.* : ***diwall***
- **Taol-evezh** : [***teurel evez*** 1867] Prêter attention ; **Daw é taol-evezh 'vi(d) kompren** : Il faut prêter attention pour comprendre *(Plouie)*
- **War-evezh** : [***voar euez*** 1659] À l'affût ; **Be vije ahe, (a-)wechou deus ar foar hag bon, vije lod neuhe war-evezh !** : Là il y avait, parfois de la foire et bon, alors certains étaient à l'affût ! *(Berrien)*

**EVID** [(e')vi(d-t)] [vi(d-t)] : [***euit*** 1499] prép. ; Pour / Que (comparatif)

- ✗ *syn.* : *(pour)* ***a-benn, da*** *(que)* ***evel, ha***
- ***ad. komp.*** **+ evid zo kén** : *ad. comp.* + Que (maintenant / de nos jours / à l'heure actuelle) ; **Ya, charitie oa, oa müoc'h d'ar mar(e)-te 'vi' zo kin heñ !** : Oui, il y avait de la charité, il y en avait plus à cette époque-là que maintenant hein ! *(Kareis)*
- **Evido(u)n (-me) / Evito(u)n (-me) / Evidin (-me)** [(ə)'vi:d(u/õ/i)n] [vi'(d/t)õ.mə] [(ə)'vit(õ/u)n] [vi'dim(ə)] : Pour moi / Que moi ; **Hag e-se chom deg liur ganen eviton** : Et donc il me reste dix francs pour moi *(Sant-Hern)* ; **Me ma ur c'hoar ha oa c'hwec'h la koshoc'h 'vitoun** : J'avais une sœur qui était de six ans mon aînée *(Ponvel)* ; **Med ma vé mad ar lapin(e)d 'vi(d) ar re-all eint mad 'vidin-m' !** : Mais si les lapins sont bons pour les autres, ils sont bons pour moi ! *(Speied)*
- **Evidout (-te) / Evidouss / Evitout (-te)** [(ə)'vi:du(t/s)] [vi'(d/t)utə] [(ə)'vitut] : Pour toi / Que toi ; **N'o kemed ar marw evitout !** : Il n'y aura que la mort pour toi ! *(Skrigneg)* ; **Sete a zo ur vicher 'vitout** : Il y a donc un métier pour toi *(Ponvel)* ; **Mi mïoc'h 'vitout-te c'hoazh** : Moi encore plus que toi *(Skrigneg)* ; **Hag an dra-he oa divêtoc'h 'vitout-te c'hoazh hañ ! Kalz yowankoc'h** : Et ça c'était encore plus tard que toi hein ! Beaucoup plus jeune *(Skrigneg)*
- **Evitañ / Evi(n)toñ** [(ə)'vitɑ̃] [(ə)'vĩ(n)tõ] : Pour lui / Que lui
- **Evi(n)ti** [(ə)'vi(n)ti] : Pour elle / Qu'elle

- **Evidemp / Evido(u)mp Evitemp** [(ə)'viːd(ə/ɔ̃/u)mp] [(ə)'vitəmp] : Pour nous / Que nous ; **Ah ya, just 'vidoump vije sa(v)et ur pi-moc'h pe dow ha vije lahet goude** : Ah oui, on élevait un cochon ou deux juste pour nous et après on le tuait *(Berrien)*
- **Evidoc'h (-hu) / Evitoc'h** [(ə)'viːdɔh] [vi'(d/t)ɔh(ə)] : Pour vous / Que vous / & dans les zones de vouvoiement exclusif : Pour vous / Que vous / Pour toi / Que toi
- **Evi(n)te** [(ə)'vi(n)tɛ] : Pour eux / Qu'eux
- **Deg kwech neubeutoc'h zo bremañ evid oa d'ar mare-te** : Il y en a actuellement dix fois moins qu'à cette époque-là *(Plouïe)*
- **Be evid** : Pouvoir ; **N'oc'h ket 'vid kousked ?** : Vous ne pouvez pas dormir ? *(Poullaouen)* ; **Ah beñ oa ket 'vid kaoud (ne)med un' pe diw !** : Ah ben on ne pouvait avoir seulement qu'une ou deux ! *(Sant-Wazheg)*
- **'Vid ... mem-mod** : Idem pour ... ; **Daw 'h o(be)r ha kaierou zo ahe toud, 'vi' ar loned meh-mod, lak ar bouklou dê toud** : Il faut faire et il y a des cahiers et tout, idem pour les bêtes, leur mettre toutes des boucles *(Kergloff)*
- **Evid an hañw** [vi'nɑ̃w] : Cet été (passé) ; **'Vi' 'n hañw ahe gis-se, barzh ti-Édite oa un neizha(d)-gwenan oa deut ha oagn àh o(be)r an dro d'ur vodenn en(e) toud** : Là cet été, une nuée d'abeilles était venue chez Édite et elles y tournaient toutes autour d'un buisson *(Skrigneg)*
- **Evid an nos** [vi'nɔ̃ːz-s] : Cette nuit / Pour la nuit ; **Ha sete heñ vïe lojet neuhe 'vi' an nos ba krow ar c'heseg** : Et il était alors donc logé pour la nuit dans l'écurie *(Lokmarïa)* ; **Hunv(r)eet-mat meus 'vi' 'n noñs** : J'ai sacrément bien rêvé cette nuit *(Kleden)* ; **Ah ! Me meus bet un hunv(r)e drol 'vi' 'n noñs 'ha !** : Ah ! J'ai fait un rêve étrange cette nuit ma foi ! *(Poullaouen)*
- **Evid ar bla** : Cette année ; **Ha 'vid ar bla é marw hi eubeul** : Et cette année son poulain est mort (à la jument) *(Karnod)*
- **Evid ar mare** : Pour le moment ; **Med ga'r *régime sec* nin noa toud an traou 'vid ar mare** : Mais malgré la prohibition nous avions tout pour le moment *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Evid ar suzhun** : Cette semaine ; **Bremañ 'h añw da gomz dit deus ur lewr meus lennet ahe 'vi' ar su'n** : Maintenant je vais te parler d'un livre que j'ai lu là cette semaine *(Skrigneg)*
- **Evid ar wech toud** : Depuis toujours (mot-à-mot : Pour la fois toute)
- **Evid-c'hoazh** : Pour l'instant ; **Bon an de-venoñs 'vi'-c'hoazh** : Bon aujourd'hui pour l'instant *(Plourac'h)* ; **Oh ! Lesk houzh 'ta 'vi'-c'hoazh !** : Oh ! Laisse-la donc pour le moment ! *(Skrigneg)* ; **'Vi'-c'hoazh (e)maint tond er-maes hañ !** : Ils sont pour l'instant en train de sortir hein ! *(Skrigneg)* ; **Amañ 'vi'-c'hoazh gav ket din zo tennet kalz mein hañ** : Pour l'instant ici je ne crois pas qu'on enlève beaucoup de pierres hein *(Skrigneg)* ; **Me zo barzh Paris 'vi'-c'hoazh, me(d) 'benn arc'hoazh 'n-om ga(v)in ! Ha c'hwi, ba pe-lec'h 'moc'h ?** : Je suis encore à Paris, mais je rentre demain ! Et vous, vous êtes où ? *(Skrigneg)*
- **Evid da *ub.* + *vb.*** : Afin que *qqn.* puisse + *vb.* ; **Ha goud(e)-se vïe gwraet un takad dèoñ ba korn ar c'hrow 'vi' dèoñ koussed barzh** : Et ensuite on lui faisait une zone dans le coin de la crèche afin qu'il puisse y dormir *(Sant-Wazheg)* ; **Hag 'e d'an nos war-lerc'h vïe daw din-me konto dé mé breured ar lewr mis(e) lennet 'vid dê goûd** : Et aussi la nuit suivante il fallait que je raconte à mes frères le livre que j'avais lu afin qu'ils puissent savoir *(Sant-Wazheg)* ; **Ba seier, re bet prop pet(r)a ! Ha vïe laket an toas ha vïe laket un tamm peb tu 'vid dèoñ 'è chom** : Dans des sacs, des propres quoi ! Et on mettait la pâte et mettait un peu de chaque côté pour qu'il reste aussi *(Sant-Wazheg)*
- **Evid dre-amañ** : Pour ce qui est de par ici ; **An dra-he vije gwraet ga un tamm kaoutchou, me n'onn ket pe-naos vije speget, neuhe vij(e) ket ka(v)et chutellou, 'vi(d) dre-amañ !** : C'était fait d'un bout de caoutchouc, je ne sais pas comment il était collé, on ne trouvait alors pas de tétines, pour ce qui est de par ici ! *(Skrigneg)*
- **Evid mad** : Pour de bon / Complètement *(Kergrist)*
- **Kaoud *udb.* evid** : Avoir *qqchose* en contrepartie ; **Keit-ha hije boñiou vije rôet un dra mennaket dit-te 'vite !** : Tant que tu avais des bons on te donnait quelque chose en contrepartie ! *(Skrigneg)*

**EVID-AFER-SE / 'D-AFER-SE** ['dafəˌze.] : ad. ; Pour autant

✗ *syn.* : ***ablamour se, papred*** ; & *cf.* : ***afer, se***

**Douar oa 'd-afer-se, ya** : Pour autant il y avait de la terre, oui *(Lokarn)* ; **Ya ! Ha 'h a da gozh 'd-afer-se !** : Oui ! Et il devient vieux malgré tout ! *(Ponvel)* ; **Med 'd-afer-se vegn ka(v)et da brenañ** : Mais pour autant on les trouve à acheter *(Pluskelleg)* ; **Me(d) 'd-afer-se oa bet ar medeussin** : Mais pour autant le médecin était présent *(Lokarn)* ; **Ya, me(d) ar c'hig vise mad 'd-afer-se 'è !** : Oui, mais pour autant la viande était bonne aussi ! *(Kareis)* ; **Labouret meus kalz, med n'on ket skuizh 'd-afer-se** : J'ai beaucoup travaillé, mais pour autant je ne suis pas fatigué *(Kergrist)* ; **Hag e-se welon ket pe-sort mod, med matresse bouloutenne 'd-afer-se !** : Et donc je ne vois pas comment, mais peut-être que ça se formait en grumeaux pour autant *(Ponvel)* ; **Ha, med pegur oamp delikad vïemp ken-ha-kén ar re-all war ar yêr 'd-afer-se !** : Et mais, puisque nous étions agiles nous étions comme tous les autres sur la maison pour autant *(Skrigneg)* ; **Nagn ka(v)et un tumeur didan ar servo ha oa bet operet goude, med 'd-afer-se oa ket bet a vadou war-lerc'h, na ket bet gall labourad goude** : Ils trouvèrent une tumeur sous le cerveau et après il fut opéré mais, pour autant il n'y eut pas de bienfaits ensuite, après il ne put travailler (Lokarn)

**EVID-SE** [vi'se] : [***euit se*** 1499] ad. ; Donc / Pourtant

✗ *syn.* : ***añse, e-se, eta, hag e-se, neuse, setu***

**Ar melchen-glas vis(e) a-bred 'vi'-se ! Ar melche-glas vis(e) mis-ebrel / mis-mae !** : Le trèfle des prés était donc tôt ! Le trèfle des prés était au mois d'avril / mai ! *(Kareis)*

**EVOLÜAÑ / EVOLÜIÑ** [evo'ly:ə] [evo'ly:i] : [***evoluiñ*** 1980] vb. ; Évoluer

**Med an traou neus evolüet ! Bremañ zo oustilhou, bremañ zo ordinateurien** : Mais les choses ont évolué ! Maintenant il y a des outils, maintenant il y a des ordinateurs *(Lannedern)* ; **Meus ket gwel(e)t 'h o(be)r an dra-s(e) gwech e-bed, med bet zo bet gwraet raog oa evolüet ar c'hampagn un tamm** : Je n'ai jamais vu faire ça, mais on le faisait avant que la campagne n'évolue un peu *(Kleden)*

**EWON / ÉÑWON** ['ewɔ̃n] ['ẽ.wɔ̃n] : [vx. br. ***euon*** ; ***eon*** 1499] coll. ; Écume / Mousse (sur les liquides)

- ✗ *cf.* : *(mousse sur les végétaux)* ***kewni, man***
- ◆ Écume ; **Éñwon zo war ar laezh** : Il y a de l'écume sur le lait *(Plouïe)*
- ◆ Mousse ; **O(be)r a ra-heñw ewon** : Il fait de la mousse *(Kleden)*

**EWOR / IVO / IVOU / ÏU / GWEVOR** ['ewɔr] ['i:vo] ['i:vu] [iu] ['gwe:vɔr] : [gaul. ***eburos*** ; ***heuor*** 1633 ; ***euor*** 1659] coll. ; Bourdaine (bois flexible pouvant servir à la vannerie)

**Ïu so amañ** : Ici il y a de la bourdaine *(Pleiben)* ; **An dra-he so ewor pe ivo** : C'est de la bourdaine *(Poullaouen)* ; **Amañ vé laret gwevor deus ar *bourdaine*** : Ici on dit « gwevor » pour la bourdaine *(Rostrenn)*

**EZOMM / EOMM / EMM** [e:m] ['eɔ̃m] : [***yzom*** 1521 ; ***ezom*** 1622 ; ***eom*** 1700] ad. ; Besoin (de)

**Neubeutoc'h oa emm !** : Il y avait besoin de moins ! *(Skrigneg)* ; **Emm un' a zo vid roiñ laezh** : On a besoin d'un pour produire du lait *(Berrien)* ; **Oh amañ vé ket emm keuneud** : Oh ici on n'a pas besoin de branchage *(Plonee)* ; **Taoliou, kadoriou ha pezh oa emm ! Re vraw** : Des tables, des chaises et ce qu'il fallait ! Et des belles *(Plouïe)* ; **Red é (stokañ / stropañ) pé vé emm arc'hant** : On est obligé de brader quand on a besoin d'argent *(Plouïe)* ; **Pa nïe emm un' a vïe kasset daoñ ar mod-se** : Quand il en avait besoin d'un on lui envoyait de cette façon-là *(Landelo)* ; **Malañ ed, gwinizh, kerc'h ha toud ar pezh vise emm** : Moudre des céréales, du blé, de l'avoine et tout ce qui était nécessaire *(Berrien)* ; **A-wichou chome d'o(be)r maniou ! P(a) vije emm 'naoñ** : Il restait parfois faire des paniers ! Lorsqu'on avait besoin de lui *(Skrigneg)* ; **Ha toud an dud hallo mond ba an dañs, n'eus ket emm na kavalioures na kavalier** : Et tout le monde pourra aller dans la danse, ni cavalière ni cavalier n'est nécessaire *(Plourac'h)* ; **Emm vise anê da werzhañ (e)vid kaoud an traou hañ, (e)vid kaoud butun ha neu'n vise ket kalz erc'hent hañ** : On en avait besoins pour vendre (des œufs) pour avoir des choses hein, pour avoir du tabac et alors il n'y avait pas beaucoup d'argent hein *(Ponvel)* ; **Ha neuhe (e)vi(d) ar merc'hed 'e zo emm da frêo (a)nê un tamm war o fweskennou ha neuhe gomañsont remüiñ !** : Et alors pour les filles aussi, il y a besoin de les frapper un peu sur les fesses et alors elles commencent à remuer ! *(Skrigneg)*

- ➢ **Be emm da *ub.*** : Être nécessaire à *qqn.* / Falloir à *qqn.* ; **Fi ! Emm zo d'ond da lak(ad) ar pech dê !** : Ma foi ! Il faut aller leur tendre le piège ! *(Poullaouen)* ; **Diskrupes é, emm zo dèi lak ur mouchouer-goûg** : Elle est trop décolletée, il faut qu'elle mette un foulard *(Plouïe)*
- ➢ **Evel vé emm d'ober** : Selon les besoins ; **Me ga(v)e emsa mond da joukour ma zad pe mamm d'o(be)r un dra menneket 'vel vije emm d'o(be)r** : Je préférais aller aider mon père ou ma mère à faire quelque chose selon les besoins *(Pluskelleg)*
- ➢ **Kaoud emm** : Vouloir / Avoir besoin / Avoir envie ; **Me meus ket emm anèi !** : Je ne veux pas d'elle ! *(Plonee)* ; **Peus ket emm deuh piw ?!** : Tu ne veux pas de qui ?! *(Plonee)* ; **Nïent ket emm deusouti kin** : Ils (ne voulaient plus / n'avaient plus besoin) d'elle *(Plouïe)* ; **Da ket emm d'ond da gestal** : Elle n'avait pas besoin d'aller quêter *(Skrigneg)* ; **Me meus emm d'ond d'ar gabined !** : J'ai besoin d'aller aux cabinets ! *(Skrigneg)* ; **Ha pé po emm deuhouin, c'hwi helvo (aha)non** : Et lorsque tu auras besoin de moi, tu m'appelleras *(Plonee)* ; **Ma zad-kàer n'é ket saout na emm, hañw oa keseg !** : Mon beau-père ne voulait pas de vaches, lui c'étaient les chevaux *(Skrigneg)* ; **Me meus ket emm deus te, me gav mad ar c'hafe** : Je ne veux pas de thé, moi j'aime le café *(Plouïe)* ; **Neugn ket emm da gaoud c'hoant da gaoud un dra mennaket !** : Ils n'ont pas besoin d'avoir envie d'avoir quelque chose *(Skrigneg)* ; **Mo ket eomm da ve medissin kén ma mé merc'h ar roue** : Je n'aurai plus besoin d'être médecin si j'ai la fille du roi *(Berrien)* ; **Me meus ket emm amañ kin ! Ah nann ! N'oun ket gouest kin !** : Je n'en veux plus ! Ah non ! Je ne peux plus ! *(Plouïe)* ; **Med kinniget meus (a)nèi daoñ ha n'eus ket emm douti (a)naoñ…** : Mais je la lui ai proposée, mais il n'en veut pas… *(Sant-Wazheg)* ; **Oh beñ, ma n'eus ket emm diouin eh beñ mi 'h a da leusken ar jeu !** : Oh ben, s'il n'a pas besoin de moi eh ben je vais laisser tomber l'affaire ! *(Kallag)* ; **Oh ! Bah ! Pezh so barzh, ahe zo walc'h a draou ha den e-bed no emm deusoute** : Oh ! Bah ! Ce qu'il y a à l'intérieur, il y a là assez de choses dont personne n'aura besoin *(Skrigneg)*
- ➢ **Ma vé emm** : Si besoin ; **Neuhe a vise hanter-kant kachedad pe un dra mennaket mod-se, pe mignoc'h ma vise emm** : Il y avait alors cinquante caisses ou quelque chose comme ça, ou plus si besoin *(Ar C'hastell-Ne)*
- ➢ **Meus ket emm** : Non merci / Je n'ai pas besoin ; **Meus ket emm deuhontoñ** : Je n'en ai pas besoin *(Pleiben)* ; **Hag ar somon meus ket emm** : Et le saumon non merci *(Skrigneg)* ; **Ah ! Bemde meus ket emm ! Oh nann nann** : Ah ! Tous les jours non merci ! Oh non, non *(Skrigneg)* ; **Meus ket eomm deuh-ouit da bàeron da'm vaotr** : Toi comme parrain pour mon garçon : Non merci *(Berrien)* ; **Be ho pesked ? – Meus ket emm, ga(v)on ket mad** : Veux-tu du poisson ? – Non merci, je n'aime pas ça *(Skrigneg)* ; **Me rañw mann e-bed ga hezh, meus ket emm doc'h hezh !** : Je ne l'utilise pas du tout, je n'en ai pas besoin ! *(Kleden)*
- ➢ **Pé (vé / pé / né…) emm** : Au besoin ; **Hag ar pi-moc'h vis(e) lahet beb ar mar(e) pé pis(e) emm** : Et on tuait le cochon de temps à autres au besoin *(Ponvel)*

**F** : souvent prononcé **V** en début de mot (**fall > vall** ; **fri > vri**), un **F** peut aussi se transformer en **V** selon ce qui précède le mot (**fri > ar vri**). Les **F** finaux peuvent se transformer en **V** et inversement (surtout si on ajoute un suffixe) (ex. **kof > kovad** & **kov > kofad** et inversement). Le verbe avoir possède par endroits des variantes **peus > feus, pa > fa, po > fo**, etc. Le **F** peut provenir d'un **P** ou (et même par endroits d'un **M**) suivant ce qui précède le mot : **hi fenn** *(sa tête (à elle))* **< penn** *(tête)* & **d'i famm** (*à ta mère*) **< mamm** (*mère*)

**FABRIK** ['fabri(k)] : [***fabric*** 1834] n.m. (pl. **-ou** [fa'briku]) ; Fabrique (de)

✗ *cf.* : ***usin***

**Be oa ur fabri' bar(a) bennï(e)t, be oa ar fabri' Sant-Jermen…** : Il y avait une fabrique de pain béni, il y avait la fabrique de saint Germain… *(Laz)*

**FABRIKAÑ** [fa'brikə] : [***fabrica*** 1659] vb. ; Fabriquer

✗ *syn.* : ***ober***

**Fabriket ba Lambaol** : Fabriquée à Lampaul *(An Uhelgoat)* ; **Un' deusoute voa aet 'vel marichal ba Idern ahe hag hezh voa deut 'benn da fabrikañ, neuhe voa speredet-bras !** : L'un d'entre eux fut parti comme maréchal-ferrant là à Édern et il réussît à fabriquer, il était alors d'une grande intelligence ! *(Pleiben)*

**FACHAÑ** ['fɑʃə] : [***fachi*** 1659] vb. ; (se) Fâcher

✗ *syn.* : ***dïodañ, mond droug***

**Hag a hañw fachet !** : C'est qu'il est (/était) fâché ! *(Skrigneg)* ; **Med (a-)benn ar fin, merc'hed Berrien e-se oa fachet ! Ha komañs d'ond d'ar sant !** : Mais pour finir, les femmes de Berrien s'étaient donc fâchées ! Et elles commencèrent à attaquer le saint *(Landelo)* ; **Ha petram un' hag a'h a fachet 'e kuit a lare : Skubi ket da di war ma lerc'h 'med-kin !** : Et sinon quelqu'un qui partait fâché disait : Je ne remettrai plus les pieds chez toi ! *(Skrigneg)* ; **Hag un devezh, deut war'nèoñ en-dro, komañs chetañ mein war'nèoñ hardi ha fachet ar sant !** : Et un jour, elles lui retombèrent dessus et commencèrent à lui jeter activement des pierres, le saint se fâcha ! *(Landelo)* ; **Ha deus an noñs neu'n vis(e) tailhet ar boesson ha pé vis(e) tailhet ar boesson fache an dud !** : Et le soir l'alcool était rationné et lorsque l'alcool était rationné, les gens se fâchaient ! *(Kleden)*

- **Fachañ deus *ub.*** : (se) Fâcher avec ; **Un devezh ma lar(e)t d'i dad, oan fachet deuh i dad, oa ganiñ ba'h ar bourk ahe** : Un jour j'avais dit à son père, j'étais fâché avec son père, il était là avec moi au bourg *(Skrigneg)*

**FACHIRI** [fa'ʃi:ri] : [***fachery*** 1621] n.f. ; Fâcherie / Disputes

✗ *syn.* : ***disput***

**FAGOD / VAGOD** ['(f/v)ɑ:gəd-t] : [***fagot*** 1659] n.m. & coll. (sing. **-enn** [(f/v)a'go:dən] sing. pl. **-ennou** [(f/v)ago'dɛnu]) ; Fagots

✗ *cf.* : ***horzenn, keuneud, koat***

**Ur bern fagod** : Un tas de fagots *(Berrien)* ; **Ur fagodenn un hanter hirroc'h (e)vid ma re-me** : Un fagot à moitié plus long que les miens *(An Uhelgoat)* ; **Pomperien ar C'hastell-Ne oa 'h o(be)r koat, 'h o(be)r fagod !** : Les pompiers de Châteauneuf-du-Faou faisaient du bois, des fagots ! *(Speied)* ; **Ha ar vagod vije gwraet 'e, ar c'hoat-tan ! Vije despunet toud !** : Et on faisait aussi les fagots, le bois de chauffage ! On ramassait tout ! *(An Uhelgoat)* ; **Deut voa ur mell-bern keuneud, paot-powr, ur mell-bern fagod** : Un énorme tas de branchages apparut, mon pauvre, un énorme tas de fagots *(Plonee)* ; **Hag a vije red a-peu-prè d'o(be)r war-dro kant fagod pad an devezh** : Et il fallait à-peu-près faire aux alentours de cent fagots la journée *(Skrigneg)* ; **Gwel a rañw lar res fagod pounner hag interess heus pudur eint pêet dre gant** : Je vois que tu fais de lourds fagots et tu as intérêt puisqu'ils sont payés au quintal *(An Uhelgoat)* ; **Ni teue un tamm vagod ganimp, deue un tamm plous deuh ar yêr ha tan ba'r poal 'ha ! Fidoue !** : Nous apportions un peu de fagots, un peu de paille de la maison et on mettait le feu dans le poêle ma foi ! Mon Dieu ! *(Skrigneg)* ; **Ba du-m(añ) vis(e) prenet ar vagod a-raog oamp komañset ha pé oamp komañset vis(e) koat dé werzh(añ) beb pla !** : Chez moi on achetait les fagots avant que nous commencions et lorsque nous commençâmes il y avait du bois à vendre chaque année ! *(Kleden)* ; **Hag an trojennou vije tennet maes a-peu-prè toud, vije ket miret, kar 'hend-ell vije dern ha' vïent ket pell lak un toull(ad) trojou barzh ha se ree ur pezh vagodenn duzhtu ha pounner !** : Et on enlevait a-peu-près tous les troncs, on ne gardait pas, car sinon certains n'étaient pas longs à y mettre quelques troncs et ça faisait de suite un gros fagot et lourd ! *(Pluskelleg)*

- **Vagod-kempenn** : (du) Fagot bien arrangé ; **Pezh oa, amañ ma zad na bet disket 'ha(n)on d'o(be)r ar vagod ha mim reemp ket traou, vije gwraet vagod-kempenn** : En fait, ici mon père m'a appris à faire les fagots et nous ne faisions pas, on faisait du fagot bien arrangé *(Pluskelleg)* ; **Ar vagod-kempenn, 'n (hi)ni a ree ar vagod, ah beñ vije difer's : Lod a ree anê vorz pe-naos hag a lod-all neuhe, ga o chelp, a lake ar reñ-he plén ha sterdañ 'nê ha o(be)r 'nê kempenn !** : Le fagot bien arrangé, celui qui faisait le fagot, eh ben il y avait des différences : Certains les faisaient n'importe comment et d'autres alors, munis de leur serpe, les faisaient unis et les serraient pour bien les faire proprement ! *(Skrigneg)*

**FAGODADEG / VAGODADEG** [(f/v)ago'dɑ:dəg-k] : [***fagodadeg*** 1983] n.f. (pl. **-ou** [fagoda'dɛgu]) ; Fagotage (travail en commun pour faire des fagots) / Corvée de fabrication de fagots

**Ar fagodadeg vise gwraet gwech-all** : Autrefois on faisait le fagotage *(Berrien)* ; **Echu ar vagodadeg hag an diskouradeg** : La corvée de fagots et l'émondage sont terminés *(Poullaouen)*

**FAGODIÑ / FAGODO** [fa'go:di] [fa'go:do] : [***fagodein*** 1732] vb. ; Fagoter / Faire des fagots

**Ar fagodadeg oa un devezh vije gwraet da fagodiñ** : La « fagodadeg » c'était la journée que l'on passait à fagoter *(Skrigneg)* ; **Ha vije toud an dud deus kêr, naw pe deg den 'fagodiñ ga o chelp** : Et il y a avait tout le monde du village, neuf ou dix personnes fagotant à la serpe *(Skrigneg)* ; **Fagodo ur c'hant fagod ba o devezh, oh ! Benn-neu'n nïent labouret ! Sur nïent !** : Fagoter un cent de fagots dans leur journée, oh ! Pour-lors ils avaient travaillé ! Certainement ! *(Kergloff)*

**FAILHAÑS** ['fajɑ̃z-s] : [***féyance*** 1744] n.f. (pl. **-ou** [fa'jɑ̃su]) ; Faïence

**Failhañsou, plajou, polennou, un tamm deus toud** : Des faïences, des plats, des bols, un peu de tout *(Poullaouen)*

**FAKTEUR** ['faktœr] : [***factor*** 1633] n.m. (pl. **-ien** [fak'tœrjən]) ; Facteur

**Ar fakteur, pa teue n'ee ket tre da-beked ar maner** : Le facteur, lorsqu'il venait, n'allait pas jusqu'au manoir *(An Uhelgoat)* ; **Matrehen (e)vel fakteur, ba'r Postou da labourad mod-all** : Peut-être comme facteur, dans les Postes pour travailler sinon *(Plourac'h)* ; **Ur wich oa 'n-om ga(v)et dow fakteur barzh Pen-ar-Hars** : Une fois, deux facteurs s'étaient retrouvés à Penn-ar-Hars *(Skrigneg)*

**FAKTURENN** [fak'ty:rən] : [***fakturenn*** 1992] n.f. (pl. **-ou** [fakty'rɛnu]) ; Facture

**Ar fakturenn ! Ha mond da wel ar c'hlïant ! Ha da ve pêet ! Ha d(a) zigass an deuvïou ha-toud !** : La facture ! Et aller voir le client ! Et d'être payé ! Et envoyer les devis et tout ! *(Skrigneg)*

**FALC'H / VALC'H** ['(f/v)ɑ.l[a]x] [(v/v)ax-h] : [***falch*** 1499] n.f. ; Faux

✗ *m. comp.* : ***boutig-falc'h, korn-valc'h***

**Ur valc'h gantoñ war e skoa** : Une faux à l'épaule *(Berrien)* ; **Ar valc'h vije go(v)elet war un anve** : On battait la faux sur une enclume *(Berrien)* ; **Ba'n amzer gozh vis(e) troc'het toud ga'r falc'h** : Dans l'ancien temps on coupait tout à la faux *(Kleden)* ; **Ha lod ouïegn ket go(v)el(ed) o valz nag o va'c'h** : Certains ne savaient battre ni leur faucille ni leur faux *(Karais)* ; **Ar voenn vïe troc'het ga'r valc'h ha (e)n-em jikoure an dud ba'h kêr** : On coupait le foin à la faux et les gens s'entraidaient au village *(Berrien)* ; **Gwech-ell vise troc'het yeot da reiñ d'ar saout ! Ga'r va'c'h vise troc'het** : Autrefois on coupait de l'herbe pour donner aux vaches ! On coupait à la faux *(Kareis)* ; **Troc'h(añ) ar voenn ma'hat ga'r valc'h a oa un' deus an traou sterd heñ !** : C'était probablement couper le foin à la faux qui était une des choses difficile hein ! *(Ponvel)* ; **Seto war-lerc'h neu'n, pé vis(e) tanôeet ar va'c'h, droc'hè-hi un tamm mad gwelloc'h !** : Après donc alors, lorsque vous aviez affiné la faux, elle coupait bien mieux *(Karais)* ; **Nign gwech-all, namp keme(d) ar fa'c'h hag ar falz dé droc'hiñ toud an eost hag ar foenn !** : Nous, autrefois, nous n'avions que la faux et la faucille pour couper toute la moisson et le foin ! *(Sant-Wazheg)* ; **Pa 'h ee da brenañ ur valc'h, gad e zivin a ree ar mod-se, chechañ war'nèi ha tek, tek ! Ur valc'h mad** : Lorsqu'il allait acheter une faux, de son ongle il faisait comme ça, tirer dessus ha tec, tec ! Une bonne faux *(Berrien)* ; **Pé vise troc'het ar voenn ga'r falc'h vise klasset ga'r sklujer un ekip da droc'had ar voenn pad dow de** : Lorsqu'on coupait le foin à la faux l'éclusier cherchait une équipe pour couper le foin pendant deux jours *(Kleden)* ; **Ya, ha goûd o(be)r ! Kar ma reeh ket mad, ho fa(l)c'h a droc'hè ket (a)nei 'è, petram ma oa re dew hi** : Oui, et savoir faire ! Car si vous ne faites pas bien, votre faux ne coupait pas non-plus, ou-bien elle était trop épaisse *(Karais)* ; **Ar leñwn deuh ar valc'h vis(e) daw dornañ (a)nèi ga'r morzhol, oa 'n-eñwn, an dra-he vis(e) gwraet beb-sul** : Il fallait battre la lame de la faux au marteau, c'était directement, on faisait ça chaque dimanche *(Kergloff)* ; **Oa-hi peus-ne(ve), ur valc'h peus-ne(ve), seto ree droug daoñ chet(añ) (a)nèi dé val(e) 'è ha na soud(et)-hei** : Elle était presque neuve, une faux presque neuve, ça lui faisait donc aussi mal de la bazarder, ainsi il la souda *(Kleden)* ; **Ha vij(e) i dad à lemm i valc'h daoñ ha hezh vije sterd daoñ ! Na vij(e) ket 'vi(d) heuilh ar re-all, pudur oa un teuker !** : Et y avait son père qui lui aiguisait sa faux, c'était dur pour lui ! Il ne pouvait pas suivre les autre, puisque c'était un empoté ! *(Skrigneg)* ; **Hag a vé troc'het toud ga'r valc'h ha diboulet goude-se, douget da zond lec'h oa sec'h ar prad, an dra-he oa poeñgnus** : Et on coupe tout à la faux, et l'évacuait ensuite, on le portait là où le pré était sec, c'était rude *(Berrien)* ; **Ur valc'h n'é ket sañset da gaoud bronnou, ma res bronnou dèi, neuhe droc'ho ket pell, heñ ! Neuhe skôes re galed !** : La faux n'est pas censée avoir de bosses, si tu lui fais des bosses, alors elle ne coupera pas longtemps, hein ! Tu bats alors trop fort ! *(Berrien)* ; **Lod, droug ba o c'horv kaoud douar-gôed dindan o valc'h, (é) tallañ houmañ net hag oblijet da zelc'hen beked ar lemmañ** : Certains en colère de trouver des taupinières sous la faux qui l'émoussaient complètement, ils étaient obligés de continuer jusqu'à l'aiguisage *(Poullaouen)* ; **Med ma oa ket moien d'ar c'heseg d'ond barzh vïe daw ober ga'r valc'h, ma oa ur prad bouilhenneg oa ket moien da lakad keseg barzh** : Mais les chevaux ne pouvaient pas entrer on devait faire à la faux, si le pré était bourbeux on ne pouvait pas faire entrer de chevaux *(Berrien)* ; **Ur machin ma 'vel ur va'c'h ahe ha lakeèh un troad barzh ha skoièh war'naoñ ar mo(d)-s(e), deus an dow du ha pé pis(e) gwraet an dra-s(e) a riñsèh (a)nèi neu'n** : J'avais une machine là comme une faux et vous y mettiez un manche et vous frappiez ainsi dessus, des deux côtés et lorsque vous aviez fait ça, alors vous le vidiez (le ruisseau) *(Kareis)*

- **Chærr-valc'h** [ʃær'val[a]x-h] : Manche de faux ; **Pet(r)a vije gwraet deuh an dra-he war ar chærr-valc'h ?** : Comment on appelait ce qui se trouvait sur le manche de faux ? *(Berrien)*
- **Falc'h drailh-goujil** : Faux pour couper la litière ; **Ha daon ya ur valc'h drailh-goujil oa i(v)e** : Ah dam oui il y avait également une faux pour couper la litière *(Berrien)*
- **Falc'h (troc'hañ-foenn / dé droc'hañ foenn)** : Faux à foin ; **An dra-he zo ur falc'h troc'hañ-foenn** : C'est une faux à foin (dâille) *(Berrien)* ; **Ar valc'h dé droc'h' foenn vise dorn(et), ya** : On battait la faux à foin, oui *(Kleden)*
- **Falc'h troc'hañ-yeot** : Faux à herbe ; **An heñi-all zo ur falc'h troc'hañ-yeot** : L'autre c'est une faux à herbe *(Berrien)*
- **Mailh-valc'h** : Manche de faux ; **Tap-krog ba'r mailh-valc'h** : Prends dans le manche de faux *(Kleden)*
- **Min-valc'h** [min'val[ə]x-h] : Pierre à aiguiser la faux
- **Reiñ ur go(v)el(ed) ba'r valc'h** : Faire un coup de martelage à la faux *(Kleden)*
- **Troad-falc'h** : Manche de faux ; **Ha goud(e)-se vis(e) lak(et) war un tr'ad-falc'h** : Et ensuite on mettait sur un manche de faux *(Kleden)*

**FALC'HAD** ['falhəd-t] : [***fahlat*** 1910] n.f. ; Fauche (du foin) / Fauchée

**Ar falc'had zo d'ober c'hoazh** : Il y a encore la fauche (du foin) à faire *(Lannedern)*

**FALC'HAD / VALC'HIÑ** ['falhəd-t] ['valhi] : [***falchat*** 1499] vb. ; Faucher (foin)

**Gwraet vé ur gortosenn da deg eur deuh ar mintin pé vé an dud 'falc'had, da evañ kafe ba'r prad** : On fait une collation à dix heures lorsque les gens fauchent, pour boire le café au pré *(Lannedern)* ; **Beñ ya ! Pudur vije red daoñ beañ 'lemmen dalc'h-mad 'n-ur valc'hiñ un' ar mod-se pa chom ket lemm keid-se ar valc'h, an dra-he zepand petra droc'he gati** : Ben oui ! Puisqu'il lui fallait constamment aiguiser en fauchant une comme ça vu que la faux ne reste pas aiguisée si longtemps que ça, ça dépend ce qu'il coupait avec *(Skrigneg)*

➢ **Kouch-falc'had** : Équipe de fauchage ; **Ar c'houch-dornañ, ar c'houch-falc'had** : L'équipe de battage, l'équipe de fauchage *(An Uhelgoat)*

**FALC'HADEG / VALC'HADEG** [(f/v)al'xɑːdəg-k] : [***falc'hadec*** 1868] n.f. (pl. **-ou** [falxa'dɛːgu]) : Fauchage (collectif)

**Deus an hañw vis(e) traou-all, vis(e) ar falc'hadeg hag ar voenn hag an eost !** : L'été il y avait d'autres choses, il y avait le fauchage, la fenaison et la moisson ! *(Lannedern)*

**FALC'HER / VALC'HER** ['(f/v)alhər] : [***falcher*** 1499] n.m. (pl. **-ien** [(f/v)al'hɛrjən]) ; Faucheur

**N'é kime ar falc'herien a ra an dra-he, yênt da bedi'r ba'r prad pe da bemp eur** : Il n'y a que les faucheurs qui font ça, qui vont à quatre heures au pré ou à cinq heures *(Lannedern)*

**FALC'HÉRES / VALC'HÉRES** [(f/v)al'heːrəz-s] : [***falc'herez*** 1907] n.f. (pl. **-ed** [falhe'reːzəd-t]) ; Faucheuse (machine)

**FALL / VALL** [(f/v)al] : [***fal*** 1700] n.m. ; Mal (ce qui est mal)

➢ **C'hoari dre-vall** : Avoir une santé chancelante (m-à-m. jouer par mal) ; **Oh ! 'C'hoa(r)i dre-vall (e)ma-heñw** : Oh ! Il a une santé chancelante *(Kleden)*

➢ **Mond da fall (/vall)** : Aller en s'empirant / Décliner ; **Amañ oa an traou o hond da fall gantoñ** : Là ça allait en s'empirant pour lui *(Landelo)* ; **Ha bremañ neuhe, an hini kozh, pé na bet un atak, oa aet da vall, paraliset oa bet un tamm** : Et alors maintenant, le vieux, lorsqu'il eut une attaque, il déclina, il fut légèrement paralysé *(An Uhelgoat)*

**FALL / VALL** [(f/v)al] : [***fall*** 1499] ad. ; Mal / Mauvais (-e) / Nul (-le) / & De mauvaise qualité / Impropre

✗ *m. comp.* : ***peus-fall*** ; *syn.* : ***droug, gwall, neant, nul***

◆ Impropre ; **Ya, me(d) an dra-he zo dour vall neuhe !** : Oui, mais c'est de l'eau impropre alors ! *(Skrigneg)*

◆ Mal ; **N'é ket fall 'ha !** : Ce n'est pas mal ma foi ! *(Poullaouen)* ; **Gwisket fall vise, ya** : Il était mal habillé, oui *(Lokmarïa)* ; **(Me)mes-tra oa ket ken vall-te !** : Ce n'était quand-même pas si mal ! *(Brennilis)* ; **Hag e-se voan ket gwelet fall c'hoazh** : Ainsi je n'étais pas encore mal vue *(Plonee)* ; **Oh ya ! Med an dra-h(e) oa mad ha fall 'è** : Oh oui ! Mais c'était bien et également mal *(Speied)* ; **Hag e-se oa ket bet fall d'ar sant (a)nèoñ** : Et donc ce ne fut pas mal pour le saint *(Landelo)* ; **Hezh zo paked fall, hemañ a gouee ha' oa echu** : Il est mal foutu, il tombait et c'était terminé *(Berrien)* ; **Me meus kim ur c'hoar ha houzh zo trôet fall !** : Je n'ai qu'une sœur et elle a mal tourné *(Ar C'hloastr-Pleiben)* ; **Ma (e)moun barzh un avïon 'ha n'oun ket ken vall-te !** : Si je suis dans un avion ma foi je ne suis pas si nulle que ça ! *(Skrigneg)* ; **Ha 'kreis-toud trôet fall 'n traou, hei na tap ar remm ba he zoworn** : Et tout à coup ça avait mal tourné, elle avait attrapé des rhumatismes aux mains *(Ar Fouillez)* ; **Matreh(e) oa-heñw 'r memes gard ha heñ oa gwelet fall ba Laz !** : C'était peut-être le même garde et il était mal vu à Laz *(Laz)*

◆ Mauvais (-e) ; **Tud fall** : Des gens mauvais ; **Ur sin fall** : Un mauvais signe *(An Uhelgoat)* ; **Teotou-vall** : Des mauvaises langues *(Lannedern)* ; **Lod nise techou fall** : Certains avaient de mauvais penchants *(Plouïe)* ; **Se zo ur voas vall** : C'est une mauvaise habitude *(Poullaouen)* ; **Hezh so un abeg fall** : C'est une mauvaise raison *(Poullaouen)* ; **Hezh zo un teot-fall** : C'est une mauvaise langue *(Lannedern)* ; **N'é ket ur fall lagad** : Ce n'est pas un mauvais bougre *(Poullaouen)* ; **Pé vije digoueet amzer vall** : Quand le mauvais temps était arrivé *(Plouïe)* ; **Ar putoch so c'hwezh fall d'i heul** : Le putois traîne une mauvaise odeur *(Poullaouen)* ; **(A-)wechou a chechent o bilhed fall** : Parfois ils tiraient le mauvais billet *(Skrigneg)* ; **Med, me n'on ket ken fall (e)veltoc'h** : Mais, je ne suis pas aussi mauvaise que vous *(Plonee)* ; **An dra-he oa ur mod fall d'ober sur** : C'était sûrement une mauvaise méthode *(Skrigneg)* ; **Fall pe mad 'è... Me lar 'nèoñ mod teu** : Bien ou mal également... Moi je dis ça comme ça vient *(Laz)* ; **Ah ! Med n'é ket fall te ! Ga ur bann'h gwin e-barzh** : Ah ! Mais ce n'est pas mauvais tiens ! Avec un peu de vin à l'intérieur *(Skrigneg)* ; **Fessonet fall oa pell-zo, kastïet a na, dibiñ na ree ket** : Elle avait mauvaise mine depuis longtemps, elle avait maigri, elle ne mangeait pas *(Skrigneg)* ; **An derzhenn vrass zo war e horr(e), 'benn-neuhe vo fall** : Il a une fièvre de cheval, pour-lors ce sera mauvais *(Laz)* ; **Ga kig-sall ? Ah né rañw ket kén, kar an dra-he zo fall d'ar re-gozh hañ !** : Avec du lard ? Ah je ne fais plus car c'est mauvais pour les vieux hein ! *(Berrien)* ; **Ha zo passeal kant kilometr hent war-gont ar barros hag vall kalz anê** : Et on passe les cent kilomètres de route au compte de la commune, et beaucoup d'entre elles sont mauvaises *(Skrigneg)* ; **Ma vïe fall an amzer vïe ket moien da cherrañ (a)nê, lod a ree berniou rond ba'r park** : Si le temps était mauvais on ne pouvait pas les charroyer, certains faisaient des tas ronds dans le champ *(Berrien)*

◆ Nul (-le) ; **Neuhe ha vije kime despugn foenn fall-toud** : Il ne restait plus qu'à ramasser du foin complètement nul *(Plouïe)*

➢ **Ar fallañ** : Le (/la) pire ; **Ar fallañ heñi zo ba'r barres ha neus ka(v)et ma mab** : Il a fallu que mon fils trouve la pire de la commune *(Plouïe)*

- **Be tapet-fall** : Être mal barré (-e) ; **Ar re-vihen vije tapet-fall dalc'h-mad** : Les petits étaient constamment mal barrés *(Skrigneg)* ; **Set(u) bremañ neuhe p(é) oan deut Nikelve, beñ me ene oa tapet fall** : Donc maintenant alors quand je vins à Niquelvez, ben là, j'étais mal barrée *(Berrien)* ; **Daw voa dèoñ 'n-im riskañ da ve saveteet ur mod bennag c'hoa(zh), pugur voa tap(et)-fall ene** : Il fallait encore qu'il se risque à faire quelque chose pour sauver sa peau, car là il était mal barré *(Plonee)* ; **Ma ! Ni zo kap da ve tapet-fall c'hoazh, mar vefe ka(v)et hezh ahe his-se di-raog ar prenest, marw** : Eh bien ! Nous pourrions encore être mal barrés, si on le trouvait comme ça, mort devant la fenêtre *(Skrigneg)*
- **Be techet fall** : Être tendancieux (-se) ; **Houzh zo techet fall** : Elle est tendancieuse *(Plouïe)*
- **Be tresset fall** ['trɛsᵊ'fal] : Avoir mauvaise mine / Être moche ; **Tresset fall é-hemañ** : Il a mauvaise mine *(Plouïe)* ; **Tresset fall a oè med pin(vid)ig oè** : Elle était moche, mais elle était riche *(Kergrist)* ; **Tud tress'-fall, tud ga un neubeud yec'hed** : Des gens qui ont mauvaise mine, des gens ayant peu de santé *(Kleden)*
- **Bras-vall** : Gigantesque ; **Hag, ma Doue, ken bras-vall (e)vel oa-hañw !** : Et, mon Dieu, il était si gigantesque ! *(Landelo)*
- **Fall-du** : Très mauvais (-e) / Nul (-le) à chier ; **Chom a ra stag ar plous fall-du** : La très mauvaise paille reste attachée *(Plouïe)*
- **Falloc'h (evid)** : Pire (que) / Plus mal (que) / Plus mauvais (-e) (que) ; **Goud(e)-se viser falloc'h c'hoazh !** : Ensuite on était encore plus mal ! *(Kleden)* ; **An tomat teu barzh mem-mod, n'é ket fallac'h...** : Les tomates viennent à l'intérieur de la même manière, ce n'est pas pire... *(Laz)* ; **Oh ! N'eint ket falloc'h (e)vid ar re all é !** : Oh ! Ils ne sont pas pires que les autres ! *(Berrien)* ; **Un tamm oa da gomañs (me)mestra, pegur 'n (hi)ni na nitra oa falloc'h, oa ket ?** : Il y avait quand-même un peu (de terre) pour commencer, puisque c'était pire pour celui qui n'avait rien, non ? *(Brennilis)* ; **Yinnoc'h an amzer ha chomet é, neus ket cheñchet, an douar zo falloc'h ato 'ha !** : Le temps plus froid et c'est resté, il n'a pas changé, la terre est toujours plus mauvaise ma foi ! *(Lannedern)*
- **Falloc'h-fallañ** : De mal en pis ; **Ur c'hrogad mat oant bet oh ober o zro hag ar roue 'h ee da falloc'h-fallañ !** : Ils furent un bon moment à faire leur tour et le roi allait de mal en pis *(Lokered)*
- **Kaoud penn-fall** : Avoir mauvais caractère ; **Ah eo, be zo lod ha' na penn-fall un tamm hañ !** : Ah si, certains avaient un peu mauvais caractère hein ! *(Plouïe)*
- **Klañw-vall** : Très malade ; **Klañw ! Klañw-vall pé voañw-me ganet** : Malade ! Très malade lorsque je suis née *(Sant-Wazheg)*
- **Lakes fall** : Vaurien ; **Hezh so ur lakes fall !** : C'est un vaurien ! *(Skrigneg)*
- **Lon vall !** : Sale bête ! *(Kergrist)*
- **Mond fall (/vall)** : Aller mal / Mal se débrouiller ; **Hezh so aet fall, hezh so klañw** : Il va mal, il est malade *(Motre)* ; **Med gast an traou 'h ae fall war ar maes** : Mais putain les affaires allaient mal à la campagne *(Landelo)* ; **Ya 'ha paotr ! Jilowet meus 'han(ou)t an di-all, n'es ket fall hañ !** : Oui mon gars ! Je t'ai écouté l'autre jour, tu te débrouilles pas mal hein ! *(Skrigneg)* ; **Mé gwas 'h ee vall-tre, vall-tre hag oa marw a-peu-prè ur sun(v)ezh war-lerc'h** : Mon mari allait très mal, très mal, il était mort à peu près une semaine plus tard *(Kleden)* ; **Pegur ar re-all oa aet toud da labour petrame oaint aet ahann pegur ar labour yee fall** : Puisque les autres étaient tous partis travailler ou-bien étaient partis d'ici puisque le travail allait mal *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ah beñ ! Me zo aet fall kleo, weo-weo ! War ar post, pe neb digor ar journal n'eus kemed mod-se partoud ! Bresel partoud !** : Ah ben ! Je suis mal d'entendre, si-si ! Sur le poste ou en ouvrant le journal, ce n'est que ça partout ! La guerre partout ! *(Pleiben)*
- **Ober viss-fall da** : Jouer (des / un) mauvais tour (-s) à ; **Ya, 'h o(be)r viss-fall** : Oui, jouer des mauvais tours *(Brennilis)* ; **Ma tàemp re-founnus en-dro, ar re oa ba'r gêr ouïe 'h o(be)r viss-fall domp** : Si nous revenions trop vite ceux qui étaient à la maison avaient pour habitude de nous jouer des mauvais tours *(Speied)*
- **Toullig fall** : Trou pourri / Coin paumé ; **An dow fallañ toullig** : Les deux pires trous pourris *(An Uhelgoat)*

**FALLAAD / VALLAAD** [fa'lɑːd-t] [va'lɑːd-t] : [***fallaat*** 1659] vb. ; (s') Aggraver / Défaillir

**Ah daon ya ! Valleet é** : Ah diantre oui ! Il s'est aggravé *(Skrigneg)*

**FALLAENN** [fa'lɑːɛn] : [***fallahenn*** 1744] n.f. ; Défaillance (syncope)

✗ *syn.* : ***fallijenn***

- **Dond ur fallaenn daoñ** : Tomber en défaillance ; **Deut oa ur fallaenn dèoñ, me(d) diforfilet-heñw en-dro !** : Il était tombé en défaillance, mais il a repris conscience ! *(Laz)*

**FALLENTES / VALLENTES** [(f/v)a'lɛntəz-s] : [***fallentez*** 1576] n.f. ; Méchanceté

**FALLIJENN / FALLICHENN / VALLIJENN** [(f/v)a'liːʒən] [fa'liʃən] : [***fallijenn*** 1992] n.f. ; Attaque (cardiaque) / Défaillance

✗ *syn.* : ***fallaenn***

**Ha deut ur vallijenn daoñ** : Et il eut une attaque *(Skrigneg)*

**FALZ / VALZ** ['falz] ['falᵊs] ['valz] : [***fals*** 1499] n.f. (pl. **filjer** ['filʒɛr] **filji** ['filʒi] **filcher** ['filʃər] **filzi** ['filzi]) ; Faucille

**Ur valz ar mod-se gati ?** : Elle avait une faucille comme ça ? *(Berrien)* ; **Tap da valz da ziharzhañ** : Prends ta faucille pour défricher les talus *(Plouïe)* ; **(E)tre ar valz hag ar fichell** : Entre la faucille et la fourchette à débroussailler *(Kergrist)* ; **(E)tre ar valz hag ar fourchell** : Entre la faucille et la fourchette à débroussailler *(Kergrist)* ; **Me meus gantoñ troc'h(et) ed ga'r valz** : J'ai coupé du blé à la faucille avec lui *(Berrien)* ; **Rôet oa ur**

**valz, ur fichell hag ur min-afel daoñ** : On lui avait donné une faucille, une fourchette à débroussailler et une pierre à faux *(Poullaouen)* ; **Ha lod ouïegn ket go(v)el(ed) o valz nag o va(l)c'h** : Certains ne savaient battre ni leur faucille ni leur faux *(Karais)* ; **Ga ur valz war ho prec'h, (o)h o(be)r petra (e)moc'h dre-ase ?** : Avec une faucille au bras, qu'allez-vous faire par là ? *(Kleden)* ; **Ur yeotenn fin ah(e) gis-se, n'é ket braw troc'h(iñ) 'nèi ga'r falz** : Une herbe fine comme ça, ce n'est pas facile de la couper à la faucille *(Laz)* ; **Med 'n hin(i) neus ur gontell lemm so un dèn tueed, metramant ur valz lemm** : Mais celui qui a un couteau aiguisé est une personne douée, ou-bien une faucille aiguisée *(Skrigneg)* ; **Emsa(w)oc'h é daoñ boud degess(et) ur valz ha traou da droc'ho boued da reiñ dê** : C'est préférable pour lui d'avoir apporté une faucille et des choses pour couper de la nourriture pour leur donner *(Lokarn)* ; **Pa vije troc'het ed hemañ a heurte (a)nê tond a-goste hag un' vije war-lerc'h goude-se ga ar valz neu'n** : Lorsqu'on coupait le coupait le blé ça le poussait en allant en biais et ensuite il y en avait un derrière muni alors d'une faucille *(Berrien)* ; **Un neub(eu)d bronnou ba'r valz ! Ah ya, med goud(e)-se pé 'h eeh dé droc'hiñ, beñ kàer pa lemm(añ) ga'r min, pff mann e-bed !** : Quelques bosses sur la faucille ! Ah oui, mais ensuite lorsqu'on allait couper, ben tu avais beau aiguiser à la pierre, pff rien du tout ! *(Kleden)* ; **Amañ vise gwraet ga'r valz 'e, 'h o(be)r ar gwajeier, dé gempenn (a)nê, ga'r valz oun bet 'h o(be)r ha ma vis(e) daw o(be)r un' oa ur leñwn neu'n ha gwraet ga un tr(o)ad 'è, dé droc'h(añ)** : Ici on faisait aussi à la faucille, faire les rigoles, pour les arranger, j'ai eu fait à la faucille et s'il fallait en faire une, il y avait alors une lame munis d'un manche également (la hache à pré), pour couper *(Kergloff)*

➢ **An heñi nije skôet e falz ba'n aer a welefe un' o tond ba'n traoñ** : C'est d'une évidence (mot-à-mot : celui qui jetterait sa faucille en l'air en verrait une retomber) *(Plouïe)*

**FAMILH / VAMILH** ['fɑ̃miʎ] ['vɑ̃mij] : [***famil*** 1633] n.f. (pl. **-ou** [fɑ̃'miʎu]) ; Famille

**Seizh familh** : Sept familles *(Lokarn)* ; **Ar rest deuh ma familh** : Le reste de ma famille *(Lannedern)* ; **Ar familhou oa brassoc'h** : C'est que les familles étaient plus grandes *(Plouïe)* ; **Me zo deus familh Scouarnec** : Je suis de la famille Scouarnec *(Plouïe)* ; **Pe-naos 'h a kont ga da familh ?** : Comment va ta famille ? *(Skrigneg)* ; **Ur familh ga tri bugel zo ur familh vras** : Une famille de trois enfants est une grande famille *(Brasparzh)* ; **Ba ma familh oa ur bern oa bet tapet** : Dans ma famille beaucoup se font faits faucher *(Ponvel)* ; **Neuhe vije re ato, ur familh deus ar c'harter** : Il y en avait alors toujours, une famille du cartier *(Lennon)* ; **Ur wech a oa ur familh ha' oa chom ba Plourin** : Il était une fois une famille qui habitait à Plourin-Lès-Morlaix *(Plouïe)* ; **Heñw oa ur familh, familh paotred kaled toud !** : Il était d'une famille, une famille de gars très durs ! *(Poullaouen)* ; **'Benn-neuhe teue dow pe dri da ar familh dé joukour** : Il venait pour-lors deux ou trois de la famille pour aider *(Laz)* ; **Hi oa chom ba Sant-Brïeg, med ar familh oa chom ba tal-kichenn** : Elle habitait Saint-Brieuc, mais la famille habitait à côté *(Lokarn)* ; **Ma familh din-me oa ur familh bras-mat, pugur oamp deg kroèdur** : Ma famille à moi était une très grande famille, puisque nous étions dix enfants *(Lannedern)* ; **Me(d) kalz labour oa, 'bénn roiñ krampouzh dé toud ar familh** : Mais il y avait beaucoup de travail pour donner des crêpes à toute la famille *(Sant-Wazheg)* ; **Ha nim oa toud, re ar C'hoat Bras am(añ) oa toud deus 'r memes familh** : Ceux de Coat Bras ici, nous étions tous de la même famille *(Skrigneg)* ; **N'omp ket deus memes familh, med memes rass, ur Breton memes-tra** : Nous ne sommes pas de la même famille, mais de même origine, un Breton quand-même *(Berrien)* ; **Ha neuh(e) vïe toud ar familh ba'r loch, pïe ket den e-bed ba'r yêr !** : Et alors toute la famille était dans la hutte, tu n'avais personne à la maison ! *(An Uhelgoat)* ; **'Benn oan deut me ba ahe his-se ba'r familh, 'benn-neuhe oa-ñw ket kin 'e** : Quand je vins là dans la famille, pour-lors il n'était plus non-plus *(Plonee)* ; **Lec'h ba ene ni halle kemer ur *gigot* d'ar sul, (e)vid hor familh ha vise debet deuzhtu** : Alors que là-bas nous pouvions prendre un gigot le dimanche, pour notre famille et c'était mangé de suite *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ah an dra-he vije ket gwraet (ne)med seulamant (e)vidoc'h, (e)vid an ti ! (E)vid ar familh !** : Ah ça se faisait seulement pour toi, pour la maison ! Pour la famille ! *(Berrien)* ; **Ma dud-kozh, lod anê oa deus Kalaner, lod-ell oa deus Duod, med (a-)hend-ell 'h oump, toud ar familh zo deus Kalaner** : Mes grands-parents, certains d'entre eux étaient de Calanhel, certains autres de Duault, mais autrement nous sommes, toute la famille est de Calanhel *(Kalaner)* ; **Ar voutouerien vé kalz familhou bras deusoute 'veld ar re-all 'e, me(d) ar vugal(e) vïe kass(e)t d'ar loch ha 'h ee d'ar skol** : Les sabotiers font aussi des grandes familles comme les autres, mais les enfants étaient amenés à la hutte et allaient à l'école *(An Uhelgoat)* ; **Gwech-all, houzoh walc'h, kalz a dud oa powr ha hemañ Yann oa deus ur familh powr-tre ha na ket c'hoant da labourad 'è** : Autrefois, vous savez bien, beaucoup de gens étaient pauvres et Yann était d'une famille très pauvre et il ne voulait pas non-plus travailler *(Skrigneg)* ; **Hoñzh oa tantin din ha mé geniter ha oa kime(d) re dow di neu'n ha oamp deus ar mem familh, ar mod-se 'n-om renkemp mad** : C'était une tante et ma cousine, il n'y avait alors que ceux des deux maisons, nous étions de la même famille, ainsi nous nous arrangions bien *(Ponvel)* ; **Mod-se vije delc'het ar c'hleñvejou bras hañ ! Ouïent ket, houzoh walc'h, ar mikrob oa ket aneet hag an dud a ree an eil goud(e) egile ha oa familhou a-bezh ha' vije klañw** : C'est ainsi que les grandes maladies se perpétuaient hein ! Ils ne savaient pas, vous savez bien, le microbe n'était pas connu, les gens faisaient l'un après l'autre et des familles entières étaient malades *(Skrigneg)*

**FANK** [fɑ̃ŋk] : [***fanc*** 1499] ad. ; Crasseux (-se)

✗ *cf.* : ***kratous, lous, morfontiñ, rewr-gaoc'h***

**Fank voa e zilhad** : Ces habits étaient crasseux *(Pleiben)*

**FANKAJ** ['fɑ̃ŋkəʒ-ʃ] : n.m. ; Fange

✗ *syn. :* ***bouilhenn, kaoc'h, pri***

**Ba'r fankaj ha ba'n hañouênn, ya** : Dans la fange et le purin, oui *(Pleiben)* ; **Tro-war-dro du-he ba-ti hem(añ)-all ahe, ahe oa kimed fankaj ha loustoni partoud !** : Là-bas aux alentours, chez l'autre là, il n'y a que de la fange et de saleté partout ! *(Pleiben)*

**FAOSS** [foːz-s] : [***faus*** 1633] ad. ; Hypocrite / Sournois (-e) / Fourbe

✗ *syn.* : *(fourbe)* ***bran*** *(sournois)* ***soulass*** ; & *cf.* : *(hypocrite)* ***klouarenn, kluvan, liboudenn, liboudenner***

**Un dèn faoss** : Une personne fourbe *(Kergrist)*

- **Test faoss** : Faux témoin ; **An test faoss 'h ee d'an tribunal da lared traou pezh n'o ket gwir** : Le faux témoin allait au tribunal pour dire des choses qui ne seront pas vrais *(Ponvel)* ; **Hag an test faoss neu'n zo an heñi 'h ee da lared ar gow ma peus c'hoant** : Et alors un faux témoins c'est celui qui va mentir si tu veux *(Ponvel)*

**FAOT** [fod-t] [fɔːd-t] [fɔ̀ːd-t] : [***faut*** 1530] n.m. (pl. **-ou** ['fɔːtu]) ; Faute / Défaut

✗ *syn.* : *(faute)* ***gwall*** *(défaut)* ***defot, si***

**An dra-he so sort-se ha akomod 'ha pé vise gwraet ur faot : Ale !** : Ça, c'est comme ça et c'est pratique ma foi quand quelqu'un faisait une faute : Allez ! *(Plouïe)* ; **An dra-he so sort-se ha akomod 'ha pé vise gwraet ur faot : Ale !** : Ça, c'est comme ça et c'est pratique et quand quelqu'un faisait une faute : Allez ! *(Plouïe)*

- **Dre faot *ub.*** : Par la faute de *qqn.* ; **Dre faot houzh meump tapet meur angeuladenn !** : Par sa faute nous avons pris nombre d'engueulades *(An Uhelgoat)* ; **Med n'é'i ket padet pelloc'h, med n'é ket dre ma faot din-me toud !** : Mais elle n'a pas tenu plus longtemps, mais tout n'est pas de ma faute ! *(An Uhelgoat)* ; **Med se zo kaos 'è ur bern tud neus disparisset ar mod-se un tamm dre o faot...** : Mais c'est pourquoi beaucoup de gens ont disparu comme ça un peu par leur faute... *(Kleden) ;* **Daon ! Dre da faot é neuhe 'ha ! Heus kemed kaoseal in brezhoneg 'è, pudur 'hou(z)es...** : Dam ! C'est de ta faute alors ma foi ! Tu n'as qu'à lui parler en breton aussi, puisque tu sais... *(Skrigneg)* ; **Ba un tu menneket ma keuñ bi gwraet un dra-all, kar matre'n vis(e) bet digoueet ur maleur dre mé faot, neb lak (a)nèoñ da zigoueiñ** : D'un côté je regrettais de ne pas avoir fait autre chose car peut-être un malheur serait arrivé par ma faute sans, sans le vouloir *(Kleden)*
- **Kemer faot ba *ub.*** : Prendre *qqn.* en faute / Critiquer *qqn.* ; **Kemeret vije faot en enni un tamm** : On la critiquait un peu *(Skrigneg)* ; **Plij a ra daoñ kemer faot ba'r re-all** : Il aime bien critiquer les autres *(Plouïe)*

**FAOTAÑ** ['fotə] : [***fautein*** 1723] vb. ; Falloir / Vouloir

**Mi faota din mond** : Je dois y aller *(Kergrist)* ; **Faote ket dê fïou o groc'hen ba'r re all** : Ils ne voulaient pas se fier aux autres *(Plouïe)* ; **Un ti faota amzer memes-tra 'benn o(be)r 'naoñ !** : Il faut quand-même du temps pour faire une maison ! *(Lokarn)* ; **Me(d) ma gwas ne faote ket dèoñ chom (a)ssames ga'r re-all** : Mais mon mari ne voulait pas rester avec les autres *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Hè faoteè dê toud mond ba i c'hichenn, pugur vïe 'konto rimodellou dê-gn 'ta !** : Ils voulaient tous aller à ses côtés, puisqu'il leur racontait des historiettes tiens ! *(Laz)* ; **Faot pokañ an hou(a)rn, ma nïe lesket da re bell nise devet ar c'hoat** : Il faut battre le fer, s'il l'avait laissé trop longtemps il aurait brûlé le bois *(Berrien)* ; **Faot a ree din ober ar labour ba'r mare dalc'h-mad** : Il fallait toujours que je fasse mon travail dans les temps *(Plouïe)* ; **Hemañ a faot daoñ brammad brassoc'h (e)vid toull e rer** : Il veut péter plus haut que son cul (mot-à-mot : ... plus grand que le...) *(Plouïe)* ; **An dra-he faot ket din !** : Je ne veux pas de ça ! *(Berrien)* ; **Faot ra d'an dud be kontant pé 'h eint-kuit** : Il faut que les gens soient contents quand ils s'en vont *(Plourac'h)* ; **Ah ! Faot daw gwel piw é hezh 'ha !** : Ah ! Il faut voir qui c'est ma foi ! *(Landelo)* ; **Sete pé oa erroet ar medissin 'h ee da lared dèoñ faotè ket dèoñ troiñ, heñw hesite !** : Donc lorsque le médecin arriva il lui dit qu'il ne voulait pas se tourner, il hésitait ! *(Landelo)* ; **Med ma dad faotey ket dèoñ** : Mais mon père ne voudra pas *(Landelo)* ; **Ha oan kasset d'ar gouent blame da lakad kontant ma moèreb pugur houzh faote dèi abominab kass he bugal(e) d'ar gouent !** : Et je fus envoyé au couvent afin de satisfaire ma tante puisque elle voulait absolument envoyer ses enfants au couvent ! *(Skrigneg)* ; **Be laosk war da bris ma faot dit gwerzhañ** : Sois lâche sur ton prix si tu veux vendre *(Poullaouen)* ; **Hag un' deus ar re-mañ, ur breur dèoñ bet dihoûget dizhtu ! Pugur faotè ket dèoñ o(be)r** : Et un d'eux, un de ses frères égorgé de suite ! Puisqu'il ne voulait pas faire *(Pleiben)* ; **Ar jañdarmeed oa ba-dreñw ha toud ar re faote ket dê avañsañ, ale hopla ! Un tenn dê !** : Les gendarmes étaient derrière et que tous ceux qui ne voulaient pas avancer, allez hop là ! Un coup de fusil ! *(An Uhelgoat)* ; **Ar wech laket war ar c'haier, laren dê, war-lerc'h é echu ! War-lerc'h faot da bêiñ** : Une fois mis sur le cahier, leur disais-je, après c'est fini ! Après il faut payer *(Karnod)* ; **Ah ya ! Ar re-he a faot dê kaoud dour hañ ! Hag 'è faot a ra dê pass re heol 'è ! Ar re-m(añ) blij dê petramant te heus spont ahe gis-se !** : Ah oui ! Il leur faut de l'eau hein ! Et il leur faut aussi pas trop de soleil ! Ils aiment et sinon c'est l'horreur là comme ça ! *(Skrigneg)*

- **Faotañ da *ub.*** : Permettre à *qqn.* ; **'N-ur gu(zad) ya, kar ar vamm hag an dud faotent ket nê damp** : En cachette oui, car la mère et les gens ne nous le permettaient pas *(Kleden)*
- **Kentoc'h faot din lared** : Vaut autant le dire ; **Kentoc'h faot din lared, ne labour'h ket gol-founnus hat gast !** : Vaut autant le dire, tu ne travailles pas très vite ma foi putain ! *(Landelo)*
- **Pezh (a) faot** : Ce qu'il faut ; **Gwraet meus toud pezh faot** : J'ai fait tout ce qu'il faut *(Laz)* ; **Hag un neubeud brankou, brankou-vô pe vorz pet(r)a oa faot d'o(be)r ur *matelas* !** : Et quelques branches, des branches de hêtre ou peu importe ce qu'il fallait pour faire un matelas ! *(An Uhelgoat)*

**FAOTENN** ['fotən] : [***faotenn*** 1992] n.f. (pl. **-ou** [fo'tɛnu]) ; Faute

✗ *syn.* : ***mankadenn***

**Ma gwraet un dikte-sertifikad ha mi ma gwraet an neubeutañ faotennou ba'n dikte** : Je fis une dictée de certificat et c'est moi qui fis le moins de faute dans la dictée *(Kallag)* ; **Goûd a res piw neus gwraet an neubeutañ faotennou ba'n dikte dec'h neuhe ba ma c'hlass ?** : Tu sais qui a fait le moins de faute dans la dictée hier alors dans ma classe ? *(Kallag)*

**FAOTIF** [fotif] : ad. ; Fautif (-ve)

**Ma 'h añw d'ar bed-all ha renten ket justiss : me an-heñi 'o faotif ! Me an-heñi 'o jujet ba'r bed-all !** : Si je vais dans l'autre monde et que je ne rends pas justice : ce sera moi le fautif ! Ce sera moi qui serai jugé dans l'autre monde ! *(Lokered)*

**FAOUT** [fowt] : [***faut*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['fowtu]) ; Fente / & Con (sex féminin)

**Ur mell faout zo ba'r voger** : Il y a une énorme fente dans le mur *(Poullaouen)* ; **Ouïe ket pe-lec'h oa ar faout, ga'r blew** : Il ne savait pas où était le con (sexe) à cause les poils *(Poullaouen)* ; **Frankaad ar faout ga yennou haleg** : Élargir la fente avec des coins en saule *(An Uhelgoat)* ; **Tap(ed) ur min pe un dra m(e)nneg ar mo(d)-s(e) kal(ed), ale klak ! Doc'h ar mod dapè (a)nèi ree ur faout ba'r valc'h** : Prendre dans une pierre ou quelque chose comme ça de dur, allez clac ! Selon la manière dont vous la preniez, ça faisait une fente dans la faux *(Kleden)* ; **Ha goud(e)-se neu'n vis(e) fikset hezh war beg an tr(o)ad ga un ailhedenn war'naoñ hag an tr(o)ad vise gwraet ur faout ba'n tr(o)ad 'vid repos(iñ)** : Et alors ensuite on le fixait sur le bout du manche à un anneau et on faisait une fente dans le manche pour reposer *(Kleden)*

**FAOUTAÑ** ['fowtə] : [***fauta*** 1659] vb. ; (se) Fendre (du bois)

**Ar re-h(e) teue d'us(añ) p(e)tram da faout' !** : Ils venaient à s'user ou-bien à se fendre ! *(Kolloreg)* ; **Daw faout ar c'hoat blam d'an derc'h be sec'h** : Il faut fendre le bois pour que le cœur soit sec *(Plouïe)* ; **Ha oa faoutet e benn ha oa (ne)med kerloskennou ba e benn** : Sa tête fut fendue, elle était remplie de perce-oreille *(Lokarn)* ; **Bleñchou, skilhou, ar re-s(e) vïe faoutet 'vi(d) 'h aos(añ) krampouzh...** : Des brindilles, des éclisses, on les fendait pour préparer des crêpes... *(Laz)* ; **Ha ar sant tap e dok, paotr-powr ha komañs da faout ibiliou war-horre e dok** : Et le saint de prendre son chapeau, mon pauvre, et de commencer à fendre des chevilles sur son chapeau *(Landelo)*

➢ **Faoutañ mad** : Bien fendre ; **Un toullad hanochennou, troc'het braw ha faoutet mad ga Yann** : Une quantité moyenne de tronçons de bois, bien coupés et bien fendus par Yann *(Skrigneg)*

**FAOUTED** ['fowt(əd-t)] : [***faoutet*** 1622] ad. ; Fêlé (-e) / Fendu (-e)

✗ *cf.* : ***didammed, kontammed***

◆ Fêlé (-e) ; **Bolennou faouted** : Des bols fêlés *(Skrigneg)* ; **Didammed é ar volenn ha faouted !** : Le bol est ébréché et fêlé ! *(Brennilis)*

◆ Fendu (-e) ; **Wechou vis(e) e(fe)r dé lakad houarniou gate ma vïegn faout' un tamm, pe e(rr)o vall petra !** : On avait parfois besoin de leur mettre des frettes si elles étaient un peu fendues, ou en mauvais état quoi ! *(Kareis)*

**FARBOTAÑ** [far'bɔtə] : [***farbota*** 1941] vb. ; Musarder (travailler sans énergie)

**Oh ! Yeer ket da farbotañ mo(d)-se 'hed an de heñ ! 'Hed an de vêr ba'r labour !** : Oh ! On n'allait pas musarder comme ça toute la journée hein ! On était au travail toute la journée ! *(Laz)*

**FARBOTENN** [far'bɔtən] : n.f. (pl. **-ou** [farbɔ'tɛnu]) ; Fofolle

✗ *cf.* : ***diflaw, fliw-flaw***

**« Un' droch » vé lar(et) da ur plac'h kentoc'h, houzh so un' droch, un tamm farbotenn** : « Une farfelue » se dit plutôt d'une fille, elle est farfelue, un peu fofolle *(Laz)*

**FARDELLAD / FORDELLED** [far'dɛl(ə)d-t] [fɔr'dɛlɛd-t] : [***fardelat*** 1895] n.f. ; Flopée (de)

**Àrlen(e) môa tapet ur fardell(a)d freuloniou ha 'benn oa deut ar rêsin aw, ar re-h(e) teue !** : L'année dernière j'avais attrapé une flopée de frelons, quand le raisin devint mur, ils vinrent ! *(Laz)* ; **'Bénn teu divïou tomm ah(e) his-s(e), kost ar voger ha wechou welefeh ur fordelled re-zu !** : Quand les journées chaudes arrivaient là comme ça, à côté du mur et parfois vous voyiez une nuée de noires ! (fourmis ailées) *(Laz)*

**FARDIÑ** ['fardi] : [***fardi*** 1659] vb. ; Farder / Maquiller

✗ *cf.* : ***livañ, pentañ***

**Ya, med gleet oa diñ neuhe beañ aet da 'n-om fardiñ a-raog ! Da veañ pentet un tamm** : Oui, mais il aurait fallu alors que j'aille me maquiller avant ! Afin d'être apprêtée un peu *(Skrigneg)*

**FARIBODENN** [fari'bo:dən] : [***faribolenn*** XIX[e]] n.f. (pl. **-ou** [faribo'dɛnu]) ; Personne futile / Faribole

**Houzh zo ur faribodenn** : C'est une personne futile *(Plouïe)*

**FARMASSI** [farmasi] : n.f. (pl. **farmassïou** [farma'siju]) ; Pharmacie

✗ *syn.* : ***apotikerezh***

**Bremañ (e)ma ar farmassi ahe bremañ** : Maintenant la pharmacie est là *(Skrigneg)*

**FARO** ['fɑ:ro] : [***faro*** 1819] ad. ; Fringant (-e) / Faraud (-e) / Fanfaron (-ne)

**Ar vilhores faro** : La filleule fanfaronne *(Berrien)*

**FARS** [fars] : [***farcc*** XVI[e]] n.m. (pl. **-ou** ['farsu]) ; Far / Farce / Amusement / Blague

✗ *syn.* : ***bidenn, bourd***

**Am(añ) meus ket gwel(et) ober fars, nann** : Ici je n'ai pas vu faire du far, non *(Sant-Wazheg)* ; **Fars ha an dra-he vije gwraet ba'r chidour(e)n** : Du far, ça se faisait dans le chaudron *(Skrigneg)* ; **Teue goret ar vorn ha vïe gwraet ri petram fars ba'r chidour(e)n** : Le four devenait chaud et on faisait du riz ou-bien du far dans le

chaudron *(Lannedern)* ; **An de kentañ a vis-ebrel vise gwraet farsou, un tamm bitouserezh** : Le premier avril, on faisait des farces, des petites galéjades *(Plonee)* ; **Ah ya, fars gwraet ba'r vorn ga koat gis-se zo mad heñ !** : Ah oui, du far fait au four à bois comme ça c'est bon hein ! *(Berrien)* ; **Ah ya !! An dra-h(e), ar fars vije gwraet 'è, ya : Tan war-gourr(e) ha tan (d)indan !** : Ah oui !! Ça, on faisait aussi le far, oui : Du feu au-dessus et du feu en dessous ! *(Skrigneg)* ; **Fars vije gwraet d'ar sul ! Med pass bemde ! Ar vïou oa emm deusoute da werzhañ !** : On faisait du far le dimanche ! Mais pas quotidiennement ! On avait besoin des œufs pour vendre ! *(Skrigneg)* ; **Mamm vije pas e-bed 'h o(be)r un tamm fars ha heñ vije mad, oh ! Ahe oa ur sou(e)adenn 'vel vije gantoñ** : Maman n'était pas longue pour faire un peu de far et il était bon, oh ! C'était un étonnement là comme il était *(Skrigneg)* ; **Pa vije tan vije riñset toud ar ludi ha laket an toas war ur men ha laket glow war ur bladigenn d'ablame daoñ da boahad, 'vel vije gwraet fars gwich-all 'è** : Lorsqu'il y avait du feu, on dégageait toute la cendre et on mettait la pâte sur une pierre et de la braise sur une plaque pour qu'elle cuise, comme on faisait aussi le far autrefois *(Skrigneg)* ; **Sañseamant oa mouget, med chome ket mouget, hezh a c'hwee deuzhtu ha sa(v)e ar golo ga e glow ha ga e goat ha toud, me gav braw an dra-he ! Mod teue ar fars maes ar chidour(e)n, mod a vije c'hweet** : Il était censément à l'étouffé, mais il ne restait pas étouffé, il gonflait de suite et le couvercle se soulevait avec la braise et son bois et tout, je trouve ça beau ! La façon dont le far sortait du chaudron, la façon dont il était gonflé *(Skrigneg)*

- **Etre bourd ha fars / Vé laret ar wirione da galz** : Entre boutade et farce / On dit la vérité à beaucoup (de gens) *(Plouïe)*
- **Fars-sac'h** : Farce pochée ; **Dibet oa fars-sac'h** : On mangeait de la farce pochée *(Lopereg)*
- **Taol-fars** [tɔl'fars] : Farce ; **Ha ma gwraet un taol-fars dê** : Je leur avais fait une farce *(Kleden)*

**FARSAL** ['farsəl] : [***farczal*** XVIe] vb. ; Plaisanter

✗ *syn.* : ***badinañ***

**Ya ! 'Vi(d) farsal !** : Oui ! Pour plaisanter ! *(Skrigneg)* ; **Ar re-he vije (a)taw 'farsal** : Ils étaient toujours à plaisanter *(An Uhelgoat)*

**FARSEREZH** [far'sɛːrəz-s] : [***farserez*** XVIe] n.m. ; Plaisanterie(s)

✗ *syn.* : ***badinerezh***

**Kontañ kaojou ha farserezh** : Raconter des histoires et des plaisanteries *(An Uhelgoat)*

**FARSITE** [far'site] : [***farsite*** 1958] n.f. ; (chose, événement...) Comique

**Med, me lar a rañw dec'h pe-noas ga(v)on an dra-he ur farsite !** : Mais je peux vous dire à quel point je trouve ça d'un comique ! *(Skrigneg)*

**FASS / VASS** [fas] [vas] : [***facc*** 1499] n.f. (pl. **-ou** ['fasu]) ; Face / Gueule / & prép. **FASS DA / BA FASS** : Face à / En face de

**Fass din ba'r penn-se ahe his-se** : En face de moi dans ce bout-là là comme ça *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Fass ru ar person** : La face rubiconde du recteur *(Landelo)* ; **Ya, pa mijemp gwerc'het hom vass !** : Oui, lorsque nous nous étions lavées le visage ! *(Skrigneg)* ; **Heñ na war i vass ! Me(d) bah ! Heñ oa ket ken bras-s(e) !** : Il avait sur le visage ! Mais bah ! Il ne l'avait pas si grande (tache) *(Skrigneg)* ; **Hezh so ur bern brizhadennou war i vass !** : Son visage est plein de taches de rousseur ! *(Skrigneg)* ; **Hezh so brizadennou ba i vass, ifamet é ga an dra-he** : Il a des taches de rousseur au visage, ça le défigure *(Skrigneg)* ; **Sete 'n-ur vond, me zo passêt dre boutik ma merc'h da rent(añ) ar boñjour dèi, pudur basseen vass** : Donc en allant, je suis passée par la boutique de ma fille pour lui donner le bonjour, puisque je passais en face *(Skrigneg)* ; **Goude-se pé oa bet suprimet ahe ha gwraet ar skalierou ba fass an nor ahe** : Et ensuite lorsqu'il fut supprimé on mit les escaliers là en face de la porte *(Plouïe)* ; **Heñ blije ket daoñ vije gwraet Cheletenn daoñ ! Gwraet a vije dreñw i gein, me(d) pass fass daoñ !** : Il n'aimait pas qu'on l'appelle « Cheletenn » ! On faisait dans son dos, mais pas face à lui ! *(Skrigneg)* ; **Me oa-me ene fass (e)vel vise bet ar jañdarmeri ba-lec'h (e)ma ti-Leclerc ahe ba'r penn-all ahe, memes-mod** : Moi j'étais là en face comme si la gendarmerie avait été là où est Leclerc là à l'autre bout, pareil *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ma zalc'h da glask cheu ganin vo red din stinou e fass daoñ** : S'il continue de me chercher des noises je vais devoir lui rétamer sa face *(Rostrenn)* ; **Ha moannac'h a oagn, ouzoh (a-)walc'h, pugur pé vise digoueet fass d'ar c'hleuñ oa daw da harzañ, aretal** : Ils étaient plus minces, vous savez bien, puisque lorsqu'on arrivait face au talus il fallait s'arrêter, arrêter *(Plouïe)* ; **Med deuh e vin, deuh e fass a wele a-walc'h lar hemañ é a-walc'h, sur !** : Mais à sa mine, à sa face elle voyait bien que c'était bien lui, certainement *(Plonee)* ; **Ha heñw bale war ar rosell ! Ha oa deut deuh i benn pe deuh i vass, me oar-me deus pet(ra)...** : Et il marcha sur le rabot ! Ça lui avait frappé à la tête ou à la figure, où Dieu sais-je où... *(Brennilis)* ; **(A-)hend-all oa ba'r Roc'h-Du fass demp ahe gis-se ha ba Min ar C'hragou** : Autrement, il y en avait au Roc'h-Du en face de nous là comme ça et au Mont du Cragou *(Skrigneg)* ; **Ah ! Memes-tra, pé oa digoueet fass d'i dad oa komañs da ouelañ** : Ah ! Quand-même, lorsqu'il arriva face à son père il commença à pleurer *(Lokered)* ; **Katar war e vass** : Des croûtes d'impétigo sur la face *(Poullaouen)* ; **Ah nann ! Me lar se ha é bet c'hoazh, lar ken tomm-all 'vel é bet hag oa deut toud leun boutonou ba hor fass, war partoud ba hor c'horv ha vïemp krabotañ 'nê** : Ah non ! Je dis ça et ça l'a encore été, il a fait tellement chaud que nos gueules étaient couvertes de boutons, partout sur nos corps et nous les grattions *(Plonee)* ; **Ar re zo vass diñ** : Ceux qui sont en face de moi *(Skrigneg)* ; **Marie zo hi-hun ! Hag da ameseg dit da vass zo i-hun 'e !** : Marie est toute seule ! Et ton voisin en face est seul également ! *(Skrigneg)* ; **Ha hañw 'tigoueo 'è fass d'ar c'habiten ha na pleget 'n-ur zigoueo d'an nec'h ha 'n-ur zispleg(añ) : Plant(añ) un taol-penn ba'r c'habiten ken na ruilhet ba'r c'host-all d'ar boss ba'n toull !** : Il arriva également face au capitaine, il se pencha en arrivant en haut et se redressa : Il flanqua un coup de tête au capitaine si bien qu'il roula de l'autre côté de la butte dans le trou ! *(An Uhelgoat)*

- **Koachañ e vass** : Se cacher le visage ; **Gwich-all p(a) vijemp 'tiwoull ar saout deus an abard'hê a vije red demp koach(añ) hom vass deuh ar re-he** : Autrefois lorsque nous gardions les vaches en fin d'après-midi, il fallait que nous nous cachions le visage de ceux-là (moucherons) *(Skrigneg)*
- **Rentañ-fass deus** : Faire face à ; **Ar re-vihen n'eint ket gouest da rentañ-fass deus toud an traou a vé d'ober bremañ** : Les petits (pauvres) n'étaient pas capables de faire face à tout ce qu'il y a à faire de nos jours *(Plouïe)*
- **Tu-fass (da *ub.*)** : En face (de *qqn.*) ; **Ar mestr deus ar ferm voa tu-fass** : Le maître de la ferme était en face *(Sant-Wazheg)*

**FASSIL** [fasil] : [***facil*** 1659] ad. ; Probablement

✗ *syn.* : ***kasi-sur, ma'hat, mechañs, protikmant-sur, sur a-walc'h***

**Hezh zo ur chupennad war'nèoñ, an dra-he vise laret fassil dram é tew-toud** : Il a de l'embonpoint, on disait ça probablement du fait qu'il est bien gros *(Skrigneg)*

**FASSILAMANT** [fasi'lɑ̃mən] : [***facilement*** 1576] ad. ; Facilement

✗ *syn. :* ***aes a-walc'h***

**Mond a remp in brezhoneg fassilamant, kreis ar galleg ha surtoud ma vich(e) ket c'hoant da lared** : Nous passions facilement au breton, au milieu du français et surtout si on ne voulait pas dire *(Skrigneg)*

**FASSILITAÑ** [fasi'litə] : vb. ; Faciliter

**Neuhe d'ar bla-se mé-kéres, p(a) oa deut an trakteur oa fassilitet an traou ! Oa k(et) red kaoud keseg kin** : Alors cette année-là si tu préfères, lorsque le tracteur fut venu tout fût facilité ! Il n'était plus nécessaire d'avoir des chevaux *(Skrigneg)*

**FATIKAÑ** [fa'tikə] : [***fatiga*** 1659] vb. ; Défaillir / Tomber en pâmoison / S'évanouir

**Hei oa fatiket a-greis-toud** : Elle s'était évanouie subitement *(Berrien)* ; **Oy ! Ma voa-hi ket fatiket an heñi-gozh, paotr-powr, an taol ! Hag an heñi-kozh...** : Oy ! Si la vieille n'avait pas défailli, mon pauvre, le coup ! Et le vieux... *(Plonee)* ; **Oy ! Pé voa deut hègn maes voa ar verc'h oa-hi, sete an heñi-gozh voa-hi ket fatiket pé noa gwelet ar verc'h** : Oy ! Lorsqu'ils sortirent c'était la fille, donc la vieille ne défaillit pas (elle faillit défaillir) lorsqu'elle vit la fille *(Plonee)*

**FAVORISAÑ** [favo'ri:zə] : [***fauorisafu*** 1570] vb. ; Favoriser

**Be a zo ra(w), domaj é la vé ket favoriset** : Il y a de la chaux, c'est dommage que ça ne soit pas favorisé *(Skrigneg)*

**FÊ** [fɛ:] : [***fae*** XVI[e]] n.m. ; Dédain / Mépris

- **Ober fê war *ub.*** : Mépriser *qqn.* ; **Hemañ ree fê warne** : Il le méprisait *(Poullaouen)*

**FÊ** ['fè:] : [***faez*** 1499] ad. ; Las

**Me oa fê klêo hezh** : J'étais las de l'entendre *(Skrigneg)*

**FEI / FI** [fɛj] [fi:] : [***fez*** 1499 ; ***feiz*** 1633] n.f. ; Foi / & expr. Ma foi [fɛj] [fi]

**Med fei...** : Mais ma foi... *(Landelo)* ; **Ah fi ya 'ha !** : Ah oui ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Ah fi ya 'va(t) !** : Ah oui ma foi alors ! *(Skrigneg)* ; **Ah fei (ya) hat paotr powr !** : Ma foi (oui) alors ma pauvre *(Landelo)* ; **Ah fei nitra !** : Ah rien à foutre ! *(Landelo)* ; **Med fi ! Un' ha n'eus mann (e-)bed d'o(be)r gantoñ...** : Mais ma foi ! Une personne avec qui il n'y a rien à faire... *(Ponvel)* ; **Oh ! Vrañsou Vur a vanke k(et) i deod daoñ 'è ! – Oh fi nann !** : Oh ! François Fur n'avait pas non-plus la langue dans sa poche ! – Oh non ma foi ! *(Skrigneg)*

- **Fe Doue ! / Fei da Zoue !** : Ma foi ! ; **Fei da Zoue !** : Ma foi ! *(Ar Fouilhez)* ; **Ha c'hwezh fall gate, ah ya fe Dou(e) 'hat !** : Et ils puaient, ô que oui ma foi ! *(Laz)* ; **Ah fei Zoue ! Brem(añ) (e)mamp fichet ba'r skoul ga ur lo(e)reier livet gwer !** : Ah ma foi ! Maintenant nous sommes parées à l'école avec des paires de bas teints en vert ! *(Plonee)*

**FELC'H** [fɛlx-h] : [vx. br. ***felch***] n.f. ; Rate

**FELISSITIÑ** [feli'siti] : vb. ; Féliciter

**Hag hemañ felissite ar wreg** : Et il félicitait l'épouse *(Skrigneg)* ; **P(é) oan bet ba ur fet ba Gourin du-he ha felissitet ma 'naoñ !** : Lorsque je fus dans une fête à Gourin là-bas, je l'avais félicité ! *(Skrigneg)* ; **Pet(r)a meus gwraet ? Dam a reen 'è kafe toud da'r re-mañ nagn felissitet 'ha(n)on !** : Qu'ai-je fait ? Ils m'ont félicité parce que je faisais aussi du café à tous ceux-ci ! *(Plourac'h)* ; **Ur veuc'h pa vije (a-)nev' alet vije bichonet pad eizhte un tamm, oa red felissitiñ 'nèi un tamm 'e, pudur na un tamm loue bihen** : Lorsqu'une vache venait de vêler, on la bichonnait un peu pendant huit jours, il fallait aussi un peu la féliciter, puisqu'elle avait aussi un petit veau *(Skrigneg)*

**FENEANT / FENAIENT** [fe'ne:ən] [fe'najən] : [***féneant*** 1744] ad. & n.m. (pl. **-ed** [fene'ɑ̃ntəd-t]) ; Feignant / Fainéant
**FENEANTES** [fene'ɑ̃ntəz-s] : n.f. (pl. **-ennou** [feneɑ̃nte'zɛnu]) ; Fainéante

**Hezh zo feneant** : C'est un fainéant *(Plouïe)* ; **Ur feneant** : Un fainéant *(Skrigneg)* ; **Un dèn diduet ha feneant** : Une personne sans prédisposition et fainéante *(Lokmarïa)* ; **Lod oa un tamm feneant ha joment divêd ba o gwele** : Certains étaient un peu fainéants et restaient tard au lit *(Berrien)* ; **Un dèn lor, an dra-he zo ur feneant, sterd da zuvun** : Une personne apathique, ça c'est un fainéant, difficile à réveiller *(Lokmarïa)* ; **Hag an hini zo feneant un tamm a gomañs frinkal goud(e) !** : Et celui qui est un peu fainéant, après il commence à caracoler *(Skrigneg)* ; **Peus ket gwel(et) ar fenaient 'è ba du-m(añ) ?!** : Tu n'as pas vu non-plus le fainéant chez moi *(Kleden)* ; **Ma mab-kàer oa erruet un tamm feneant walc'h** : Mon gendre était devenu un peu fainéant *(Skrigneg)* ; **Ar re-he n'eint keme(d) feneantesennou ! Oh bah-bah ! Amañ zo labour brem(añ) !** : Ce ne sont que des fainéantes ! Oh pff ! Ici maintenant y a du travail ! *(Skrigneg)* ; **Nann, nann, med « tamm korn er(e)n deus i rèr » an dra-s(e) so ur fenaient** : Non, non, mais « un bout de corne liée à son cul » ça c'est un fainéant *(Kleden)* ; **Trist é ! Maleürus é ! Ha goulskoude bremañ zo oustilhou ! Feneant é ar re-yowank !!** : C'est triste ! C'est malheureux ! Et pourtant il y a des outils à l'heure actuelle ! Les jeunes sont fainéants !! *(Ar Fouillez)*

- **An triñchon-logod tà ba park ar re-bowr hag an alvaienn tà ba park ar fenaien(t)** : L'oseille pousse dans le champ des pauvres et la ravenelle dans le champ du fainéant (c-à-d. : l'oseille pousse dans les champs qui n'ont pas été assez amendés et la ravenelle dans ceux qui n'ont pas été suffisamment labourés) *(Kleden)*
- **Feneant-bras** : Gros fainéant ; **Fenaient bras !** : Gros fainéant ! *(Kleden)* ; **Hemañ zo ur feneant bras** : C'est un gros fainéant *(Lokmarïa)*
- **Feneant-brein** : Sale fainéant ; **Oh ya ! Feneant-brein !** : Oh oui ! Un sale fainéant *(Motre)*
- **Feneant (e)vel ur c'hanik** : Fainéant comme un canard ; **Hemañ zo feneant (e)vel ur c'hanik** : Il est fainéant comme un canard *(Plonee)*

**FENEANTAL** [fene'ɑ̃ntəl] : [***fénéandal*** XVIII[e]] vb. ; Fainéanter

**Ba'r skol, ar re-he ga(v)e dê oamp 'h o(be)r sort e-bed ! Feneantal !** : Ils croyaient qu'à l'école nous ne faisions rien du tout ! Fainéanter ! *(Skrigneg)*

**FENOS / FENOÑS / VENOÑS** [fø'nɔ̃:z-s] [ve'nɔ̃:z-s] : [***vez nos*** 1530] conj. ; Aujourd'hui **/ FÉNOS** [fé'nɔ̃:z-s] : Ce soir

**Me meus ur gwal devezh fenoñs** : J'ai une sacrée journée qui m'attend aujourd'hui *(Berrien)* ; **Fenoñs zo deut tud da wel 'han(ou)t !** : Des gens sont venus te voir aujourd'hui ! *(Skrigneg)* ; **N'é ket fenoñs veh lar-se lar oa nessesser o(be)r ur lenn** : Ce n'est pas d'aujourd'hui qu'on vous dit qu'il était indispensable de faire un lac *(Poullaouen)* ; **Me meus kridïenn fenoñs !** : J'ai des frissons aujourd'hui ! *(Skrigneg)* ; **(A-)bénn (a)n nos, lod oar lar fenoñs, lod lar (a-)bénn (im)berr, ar re-gozh ouïe lar (a-)bénn (im)berr, me meus ket bet laret (a-)bénn (im)berr, klêt meus bet ar re-gozh lar an dra-he** : Ce soir, certains ont l'habitude de dire « fenoñs », certains disent « (a-)bénn (im)berr », les anciens connaissaient « (a-)benn (im)berr », mais moi je n'ai pas utilisé « (a-)bénn (im)berr », j'ai entendu les anciens dire ça *(Laz)* ; **Ya, kontant on, kar venoñs é an devezh bras** : Oui, je suis contente car aujourd'hui c'est le grand jour *(Skrigneg)* ; **Fenoñs zo bet ur c'hours ha den e-bed neus gouneet (a)ha(no)n-me !** : Il y a eu aujourd'hui une course et personne ne m'a gagnée *(Landelo)* ; **Med neuhe ouïen ket c'hoazh lar teuoh fenoñs** : Mais alors je ne savais pas encore que vous veniez aujourd'hui *(Skrigneg)* ; **Med heus kemed dond fenoñs ha deus d'i lein hag a'h efomp goude lein tro teir eur, 'benn-neuhe (v)o gwraet hi c'housk gati** : Mais tu n'as qu'à venir aujourd'hui à midi et nous irons après manger vers trois heures, pour-là elle aurait fait sa sieste *(Skrigneg)*

- **An de-fenoñs** [defø'nɔ̃:z-s] **/ An de-venoñs** [devø'nɔ̃:z-s] : Aujourd'hui (cf. **an de-hudu**) ; **Chañchet é an traou an de-fenoñs** : Tout est différent aujourd'hui *(Poullaouen)* ; **Bon an de-venoñs (e)vi(d)-c'hoazh** : Bon aujourd'hui pour l'instant *(Plourac'h)* ; **An de-fenoñs an dud zo 'n-om ga(v)et orgeuilhus** : Aujourd'hui les gens sont devenus orgueilleux *(Kareis)* ; **Ya, gwech-ell ba'r Guellec oa kalz muoc'h a dud (e)vid ba'r Rest Quelen, med én de-fenoñs zo Rest Quelen (e)ma ar muañ a dud** : Oui, autrefois il y avait plus de monde au Guellec qu'à Rest Quelen mais, aujourd'hui c'est le Rest Quelen qui possède le plus d'habitants *(Lokarn)*

**FENT** [fɛnt] : [***fent*** 1557] n.m. & ad. ; Amusement / & Amusant (-e)

**Ur fent é gwel** : C'est amusant à voir *(Skrigneg)* ; **Sur ! Ya ! Fent vije gwel(e)d 'nê, ya** : C'est sur ! Oui ! C'était amusant de les voir, oui *(Skrigneg)* ; **Me(d) fent é gwel ar loned ar mod-se** : Mais c'est amusant de voir les bêtes comme ça *(Skrigneg)* ; **Ken kalz a frote, oh ! Ur fent vije gweled ar c'holiirou deusoute, gwel barzh pe-sort estremite oaint !** : Ça frottait tellement, oh ! C'était un amusement de voir leurs cols, de voir dans quel état ils étaient *(Skrigneg)*

- **Kaoud fent oh ober *udb*.** : S'amuser de faire *qqchose* ; **Ha fent a mamp bet selled deuh ar vugale p(a) oagn diskennet deus an oto-karr** : Et nous nous amusions de voir les enfants quand ils furent descendus de l'autocar *(Skrigneg)*
- **Ober fent ga *ub.*** : Faire de l'humour sur *qqn.* / Se moquer (gentiment) de *qqn.* ; **Ha 'n dud a ree fent ha' laregn** : Les gens se moquaient gentiment et disaient *(Lokarn)* ; **Eo ! Passeal a ragn di-rag da weled ha neuhe d'o(be)r fent, sell ahe toud...** : Si ! Ils passent devant pour voir et alors se moquer, voilà tout... *(Poullaouen)* ; **Houm(añ) oa 'h o(be)r fent ganiñ, 'benn ar fin ma digass(et) *inspecteur des fraudes* ha oa tap(et) an heñi-gozh** : Elle se moquait de moi, pour finir j'ai ramené un inspecteur des fraudes et la vieille fut prise *(Karnod)*

**FENTUS** [fɛntyz-s] : [***fentuz*** 1890] ad. ; Amusant (-e)

**Fentus é, kara ?** : C'est amusant, n'est-ce pas ? *(Skrigneg)* ; **Me gav re fentus an dra-he** : Je trouve ça vraiment trop amusant ! *(Skrigneg)* ; **Fentus é pegur gwech e-bed neugn ket bet deut da wel (a)ha(no)mp** : C'est amusant puisque ils ne sont jamais venus nous voir *(Poullaouen)* ; **Ar c'heseg neus un toull, an dra-h(e) zo aes, fentus a-walc'h hañ** : Les chevaux ont un trou, c'est facile, c'est assez marrant hein *(Skrigneg)* ; **Ma ! An dra-he zo**

**fentus memes-tra !** : Eh bien ! C'est amusant quand-même ! *(Skrigneg)* ; **Fentus é gwel ar fotoiou, fentus é gweled !** : C'est amusant de voir les photos, c'est amusant à voir ! *(Poullaouen)*

- **Be fentus o + *vb.*** : Être amusé (-e) en + *vb.* ; **Heñ a ra mel ! Hag a oamp fentus à sell(e)d deusountoñ : A anee ar vamm deuh ar re-all** : Il fait du miel ! Et nous étions amusées en le regardant : Il distinguait la reine (des abeilles) des autres *(Skrigneg)*

**FÈR** [fè:r] : [***fer*** 1890] n.m. (pl. **-iou** ['fèrju]) ; Fer à repasser

**D'ar mare-se oa ket ar fèr (e)vel bremañ, neuse vise digoret ha vise laket glow barzh** : À cette époque le fer à repasser n'était pas comme de nos jours, on l'ouvrait donc et on y incorporait de la braise *(Plouïe) ;* **Ba'n oaled vis(e) gwraet ha goud(e)-se neu'n ar mod-se pé vis(e) ru ar glow vis(e) laket ba'r fèr** : On faisait ça dans l'âtre et alors ensuite lorsque le charbon était rouge, on le mettait dans le fer *(Ponvel)*

- **Fèr-glow** : Fer à repasser à charbon ; **Sè ! Ahe (e)ma he fèr, ar fèr-glow** : Voilà ! Son fer est là, le fer à repasser à charbon *(Sant-Wazheg)*
- **Fèriou-hou(a)rn** ['fèrju'hu:rn] : Bandes de fer (sur roue de charrette en bois) ; **Roujou-koat ga feriou-hou(a)rn ! Koat ha hou(a)rn en-dro d'ar c'hoat** : Des roues en bois munis de bandes de fer ! Du bois et du fer autour du bois *(Berrien)*

**FÈRIÑ** [fè:rə] : [***feri*** 1927] vb. ; Repasser

**Un tamm kouverturenn laket war an daol (a-)benn da fèriñ** : Une sorte de couverture disposée sur la table pour repasser *(Plouïe)* ; **Ah, pass ar liñseniou, vïemp fèriñ an dilhad-se** : Ah, pas les draps, nous repassions ce linge-là *(Ponvel)* ; **Toud an dud voa gwisket ga'r c'hoef ha mé mamm-gozh voa fèriñ (a)nê braw !** : Tout le monde était vêtu d'une coiffe et ma grand-mère les repassaient joliment ! *(Sant-Wazheg)* ; **Med traou da lakad bemde, vije ket fèret kement-se draou hañ !** : Mais ce qu'on mettait tous les jours, on ne repassait pas tant de choses hein ! *(Ponvel)* ; **Fèriñ, gwrïad ha o(be)r stamm ha renk an ti (me)mes-tra un tamm bihen 'è, un tamm mad memes !** : Repasser, coudre, faire du tricot et ranger quand-même la maison un petit peu également, pas mal même ! *(Skrigneg)* ; **Ga da zorn a zizoures anê mod-se ha goude neuhe, da zispenn anê un tamm, da reiñ o form dê ha goude neuhe feriñ 'nê raog vijent re sec'h !** : Tu les égouttais ainsi à la main et alors après, pour les défaire un peu, pour leur donner leur forme et alors ensuite les repasser avant qu'ils n'eussent séché *(Skrigneg)* ; **Fèriñ, an dra-he vich(e) ket gwraet (ne)med pé vije nessesser 'ha ! Daoñ d'ond da labourad ha d'ar vugwal(e) d'ond d'ar skoul !** : Repasser, on ne faisait ça que lorsque c'était nécessaire ! Pour qu'il puisse travailler et que les enfants aillent à l'école ! *(Skrigneg)*

- **Bragou feret** : Pantalon trad. en toile épaisse (cf. **Bragou-potok**) ; **Troc'h(iñ) goujil oa ket aes ga brageier fer(e)t** : Ce n'était pas facile de couper la litière en pantalon en toile épaisse *(Plouïe)* ; **Apala ! E(rr)o é paotred Poullaouen ga o brageier fer(e)t da droc'hiñ goujil !** : Apala ! Les gars de Poullaouen sont arrivés vêtus de leur pantalon en toile épaisse pour couper de la litière ! *(Plouïe)* ; **Ha pé vïent gwelet 'tond, ar re-he vis(e) ur vandenn(a)d ha vise brageier gwenn ar mod-m(añ) gate hag ur rijenn fer(e)t gate, vis(e) fer(e)t ar bragou** : Et lorsqu'on les voyait venir, ils étaient toute une bande, vêtus de pantalons blancs comme-ci et d'un pli repassé, les pantalons étaient repassés *(Plouïe)*
- **Roched fer(et)-kaled** : Chemise à plastron ; **Pé 'h ee d'un tu m(e)nneket vise e roched fer(et)-kaled gantoñ ha-toud** : Lorsqu'il allait quelque part, il portait sa chemise à plastron et tout *(Ponvel)* ; **Neuhe vije reud ga'n ampes ken a droc'he o goûg dê kajimant ! An dra-he é ar roched fer(et)-kaled** : Il était alors raide de par l'empois si bien qu'il leur coupait quasiment le cou ! Ça c'est la chemise à plastron *(Skrigneg)*

**FERM / FEURM** [fɛrm] [fœrm] : [***ferm*** XVI[e]] ad. ; Ferme (-ment)

**Heñ vije laket 'dreñw o diwskou(a)rn ahe hag ur lèrenn da stagañ neuhe ahe gis-se da zelc'h 'naoñ ferm !** : On leur mettait derrières les oreilles et alors une courroie là comme ça pour le tenir fermement ! *(Skrigneg)* ; **Ha fissell(et) 'naoñ ferm, pak(et) naoñ mad ha lak(et) 'naoñ ba'r pelestr ba'n hor'n pad c'hwec'h deiezh ! Pass izhpenn !** : Et ficelé fermement, bien empaqueté et mis dans le saloir dans le sel pendant six jours ! Pas plus ! *(Kleden)* ; **Honn(ezh) oa a-walc'h vid ur paotr, honn(ezh) war ar voudenn pe da lakad traou war ar bateus, ur paotr oa ket re doc'h hoñzh 'ha ! Ur plac'h ferm ha pounner sur ha lipet oa (me)mes-tra**: Elle valait autant qu'un homme, sur le gerbier ou à alimenter la batteuse, un homme ne lui était pas supérieur ma foi ! Une femme ferme et certainement lourde, elle clamsa quand-même *(Ponvel)* ; **War ur mell tamm koat, ur maout vise gwraet doc'h hezh ha vis(e) plantet barzh ferm wa'n douar kal(ed) neu'n ! 'H eeh dé ramp war'naoñ ha tak-ha-tak-ha-tak-ha-tak... 'Vel ur *chef d'orchestre* !** : Sur un énorme bout de bois, on appelait ça un billot et on y enfonçait alors fermement sur le sol dur ! Vous alliez les jambes écartées dessus et tac-a-tac-a-tak-a-tac-a-tac... Comme un chef d'orchestre ! *(Kleden)*

- **Cherr ferm** : Bien coincer ; **An dramm diveo ba'r c'hreis (e)vid jerr an horzenn ferm** : La dernière javelle au milieu pour bien coincer la gerbe *(Poullaouen)*
- **Kousked ferm** : Dormir profondément ; **Kous(ket) ferm é-heñw c'hoazh, led(et)-hañw. Diroc'hal ra !** : Il dort encore profondément, il est étalé. Il ronfle ! *(Kleden)*
- **Krigiñ ferm** : Bien (ac)crocher ; **Ma mann d'ober (ne)med krigiñ ferm** : Je n'avais rien d'autre à faire que de bien crocher *(Poullaouen)* ; **Krog ferm gad un dorn ba talbenn ar oetur** : Accrochant fermement d'une main au fronton de la voiture *(An Uhelgoat)*

**FERMAAD** [fɛr'mɑ:d-t] : [***fermaat*** 1860] vb. ; Affermir

**Ha vije dañset war an dra-he neuhe, da fermaad ar pri** : Et on dansait alors sur ça, pour affermir la boue *(Skrigneg)*

**FERMIJENN** [fɛr'mi:ʒɛn] : ad. ; En forme

**N'on ket fermijenn** : Je suis un peu patraque, pas en forme, fébrile *(An Uhelgoat)*

**FESANT** ['fɛ:zən] ['fɛjzən] : [***fézan*** 1967] n.m. (pl. **-ed** [fɛ(j)'zɑ̃ntəd-t]) ; Faisan **/ FESANTENN** [fɛ(j)'zɑ̃ntən] : n.f. ; Faisane

**Deut oa mé dowlagad din gis plazeier, ken bras-all oa deut e zowlagad dèoñ, kern bras 'vid ur plad, dam na gwel(et) ur fesantenn** [fɛj'zɑ̃ntən] : Mes yeux étaient devenus comme des plats, ses yeux étaient devenus si grands, aussi grand qu'un plat, parce qu'il avait vu une faisane *(Laz)*

- **Sevel fesanted** : Lever des faisans (chasse) ; **Ar fesanted** [fɛj'zɑ̃ntəd-t]**, ar re-h(e) ouïe se(v)el fesanted mo(d)-s(e), ba'r c'hoajou ah(e) ha lod a ouïe treus(iñ) ar stêr 'è, ba Kerzail ahe, dre ar stêr ar mo(d)-se ha yee da dap ar re-h(e) da 'n nos c'hoah !** : Les faisans, ils savaient lever des faisans comme ça, là dans les bois et certains savaient aussi traverser la rivière, là à Kerzail, par la rivière comme ça et allaient encore les prendre la nuit *(Laz)*

**FESKENN / FWESKENN / FEUSKENN / FISKENN** ['fɛskɛn] ['fwɛskɛn] ['føskən] ['fiskən] : [***fesquen*** 1723] n.f. (pl. **feskennou** [f(w)ɛs'kɛnu] **fiskennou** [fis'kɛnu] **feusk(e)nnow** ['føʃ(ə)now]) ; Fesse

**Tammou mad vise ba'r fweskenn dalc'h-mad** : Il y en avait toujours pas mal dans la fesse (la chair, viande) *(Plouïe)* ; **Passeal ar gordenn dre zindan e feskennou** : Passer la corde par-dessous ses fesses *(Berrien)* ; **Ar fweskenn oa ar mignañ gig toud barzh** : C'est dans la fesse qu'on trouvait le plus de viande *(Plouïe)* ; **War e fiskenn** : Sur sa fesse *(Karnod)* ; **(E)n-im ga(v)et oè hezh ga'r gountell-se plantet 'n ih feuskenn** : Il s'était retrouvé avec ce couteau planté dans la fesse *(Kergrist)* ; **Hi feusk(e)nnow** [i 'føʃ(ə)now] : Ses fesses *(Kergrist)* ; **Ha lared dèi tremp he fweskennou ba'h an dour yin** : Et de lui dire de tremper ses fesses dans l'eau froide *(Skrigneg)* ; **Chom oa ar beg ba e feuskennou toud, ar machin toud ba'r c'host 'ha** : Tout le bout était resté dans ses fesses, tout le machin dans le côté *(Landelo)* ; **Ha 'n hañi kozh oa frotet e goutell war e feuskenn** : Et le vieux frottait son couteau sur sa fesse *(Lopereg)* ; **Deuh ar c'hostennou ! Hag ar peur-rest neu'n, gwich-ell vïe gwraet frikou pe-moc'h ga'r fweskennou ha 'benn vïe gwraet frikou pe-moc'h ha ràet un tamm d'an dud barzh kêr, ba peb ti ha chome ket kaz hañi-bevin kin** : Des côtes ! Et alors tout le reste, autrefois on faisait le festin du cochon avec les jambons et quand on faisait le festin et donnait un peu aux gens dans le village, dans chaque maison, il ne restait plus beaucoup de maigre *(Kallag)*

- **Mank a ra daoñ ba e fweskennou** : Il est trop maigre des fesses (pas assez musclé, etc.) *(Plouïe)*
- **Sterdañ e fweskennou** : Serrer les fesses ; **Paotred-ar-moc'h zo kaos sterd o fweskennou, me hag ar re-all, vé prenet nintra kin...** : Il est question pour les porchers de serrer les fesses, moi et les autres, plus rien n'est acheté... *(Lannedern)*

**FESKOAN / FISKOAN** [fɛs'kwɑ̃:n] [fis'kwɑ̃:n] : [***fiskoan*** 1890] n.f. ; Repas d'avant minuit (& de réveillon)

**Da hanter-nos vé (fiskoan / feskoan)** : À minuit c'est le « feskoan » *(Lannedern)*

**FESSON** ['fɛsən] : [***faiczon*** 1464] n.f. (pl. **-iou** [fɛ'sɔ̃:nju]) ; Manière / Façon

**An amann vije gwraet deus beb-sort fesson 'ha !** : Ma foi on faisait le beurre de toutes sortes de manières ! *(Skrigneg)* ; **N'eus ket fesson vad e-bed d'ober e labour** : Il ne s'y prend pas bien dans son travail *(Plouïe)* ; **Ur plac'h a fesson vad** : Une femme vraiment super *(Plouïe)*

**FESSONIÑ** [fɛ'sɔ̃:nə] : [***fæçonnein*** 1723] vb. ; Façonner / Apparaître

- **Be fessonet fall** : Avoir pauvre mine / Être mal façonné (-e) ; **Fessonet fall oa pell-zo, kastïet a na, dibiñ na ree ket** : Elle avait mauvaise mine depuis longtemps, elle avait maigri, elle ne mangeait pas *(Skrigneg)* ; **Na haloupent ket (é) tond er-maes hañ ! Ha fessonet fall eint 'hat !** : Ils ne se dépêchaient pas se sortir hein ! Ils étaient mal façonnés tiens ! *(Skrigneg)*
- **Be fessonet mad** : Avoir belle apparence ; **Ar re-he oa net (a-)dreñw, oa ros toud, paotr-kaezh, oh fessonet mad a oaint !** : Ils étaient propres derrières, ils étaient tout roses, mon pauvre, oh ils avaient belle apparence ! *(Skrigneg)* ; **Da zigentañ pa oamp e(rr)i, 'tond deuh hi c'housk a oa ! Oa ket fessonet gwal vad a'ha !** : Au départ lorsque nous somme arrivés, elle venait de sa sieste ! Elle n'avait pas très belle apparence ma foi ! *(Skrigneg)*

**FEST / VEST** [fest] [vest] : [***fest*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['festu]) ; Fête (profane, surtout ***fest-nos, fest-de***)

✗ *syn.* : ***fet*** ; & *cf.* : ***gouel***

**War-lerc'h a vise tenn(et) ar pato vise gwraet ur vest d'an nos** : Après qu'on eut arraché les patates on faisait une fête la nuit *(Ponvel)*

- **Fest ar mikanik** : La fête du battage ; **Med wechou pa vije poent d'o(be)r fest ar mikanik ba'n eost, beñ pa 'h ees d'o(be)r soubenn, ba serten tïer 'h ees da dap ar c'hig ha vije lampiritig barzh !** : Mais parfois lorsqu'il était temps de faire la fête du battage à l'époque de la moisson, ben lorsque tu allais faire de la soupe, dans certaines maisons tu prenais la viande qui contenait des asticots *(Berrien)*
- **Fest ar pi-moc'h** : La fête du cochon (souv. après l'avoir tué) ; **P(a) oa lahet ar pi-moc'h neuhe oa daw dit dond, vije laret, vije gwraet ar fest, fest ar pi-moc'h** : Lorsqu'on tuait le cochon tu devais alors venir, disait-on, on faisait la fête, la fête du cochon *(Berrien)* ; **Dessidet nant mond toud (a)ssames ba fin ar fest ha passeiel dre lein ur grapenn** : Ils décidèrent d'aller tous ensemble à la fin de la fête et de passer par le haut de la grimpée *(Kleden)* ; **Fest ar pe-moc'h, hete ma zad, pudur blije daoñ ev(añ) ur bann'h, vije avertisset ga mamm 'benn a'h eent** : La fête du cochon, donc mon père, puisqu'il aimait boire un coup, était avertis avant d'aller

*(Skrigneg)* ; **Fest ar pi-moc'h ba-ti ur (v)oer(e)b din ha' ree friko ga'r c'hig ha oa prun barzh, me(d) an dra-he ma ka(v)et mad ! Deus an dra-he meus choñj oa mad** : La fête du cochon chez une tante qui faisait du ragoût avec de la viande et des pruneaux à l'intérieur, mais j'avais trouvé ça bon ! Je me rappelle que ça c'était bon ! *(Plouïe)*

- **Fest-nos** : Fest-noz (fête de nuit) ; **Med ene oa ur leur ne(ve) ba'r gêr-all ene meh-mod ha'r fest-nos bremañ** : Mais il y avait là une aire neuve dans l'autre ville comme les fest-nos aujourd'hui *(Plonee)* ; **Matresse oa pemp eur (a-)benn oaint deut d'ar gêr deuh ar fest-nos** : Il était peut-être cinq heures avant qu'ils ne reviennent à la maison du fest-nos *(Plonee)* ; **N'é ket ur fest-nos deus dre-amañ** : Ce n'est pas un fest-noz du coin *(Skrigneg)* ; **Beb sort a vije, kanowennou, festou-nos ha beb-sort** : Il y avait de toutes sortes, chansons, fest-noz et de toutes sortes *(Skrigneg)* ; **Hag oamp bet komañset neuhe d'o(be)r ur fest-nos barzh kêr, barzh Trinivel, ba'h un hangar ahe ha bremañ neuhe reomp koan !** : Et nous avions commencé à faire un fest-noz au village, à Trinivel, là dans un hangar et alors maintenant nous faisons le souper ! *(Skrigneg)* ; **O-dow reent hañ ! Me(d) an tad a gane mad, me(d) ar vamm ree ket kalz 'nèi, me(d) n'eint ket bet morse 'h ober 'vel festou-nos ahe ! An dra-he nïent ket bet gwraet, d'ar mar(e)-se vïe ket gwraet an dra-he amañ** : Eux deux faisaient hein ! Mais le père chantait bien, mais la mère ne chantait pas beaucoup, mais ils n'ont jamais fait de festou-nos ! Ils n'avaient jamais fait ça, on ne faisait pas ça ici à cette époque *(Lannedern)*

**FÈT** [fɛt] : [***fet*** 1992] n.m. & n.f. (pl. **-ou** ['fɛtu]) ; Festival / Gala / Fête

✗ *syn.* : ***fest*** ; & *cf.* : ***gouel***

**Hag ahe vise plujadur, ar re-yowank vis(e) toud (a)ssames ha vise gwraet ar fèt deus ar gooñw** : Et il y avait là de l'animation, les jeunes étaient tous ensembles et on faisait la fête l'hiver *(Lannedern)* ; **An heñi oa kreñw a save an dra-he ga e vrec'h ha vije rôet ur pakad-butun daoñ ba ar fetou ma teue (a-)benn da sevel (a)naoñ** : Celui qui était fort levait ça à la force des bras et on lui donnait un paquet de tabac dans les fêtes s'il réussissait à le soulever *(Berrien)* ; **Petramed pé vise bet ur fet bennaket** : Sinon lorsqu'il y avait une fête quelconque *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Un tamm fet vije, un espess tantad Yann vije an dra-he** : Il y avait une petite fête, c'était une espèce de flambée de Saint-Jean *(Skrigneg)* ; **Ah ! Me n'oun ket heñvel deuh-ouit ! Fenoñs meus gwelet (e)ma da fet, sete on e(rr)i da souetiñ 'naoñ dit !** : Ah ! Je ne suis pas pareil à toi ! J'ai vu aujourd'hui que c'est ta fête, je suis donc venu te la souhaiter ! *(Skrigneg)* ; **Beñ ur fet vras é-i hag amañ ar patroñ, sete Sant-Herbod é patroñ ar loned-korn** : Ben c'est une grande fête et ici le patron, Saint-Herbot est donc le saint patron des bêtes à cornes *(Plonee)* ; **Gwich-all pa teue an dud da zornañ, an dra-he oa ur fèt vras-abominabl pudur d'ar mar(e)-se vije dam-tost da zregont dèn !** : Autrefois lorsque les gens venaient battre, c'était une très grande fête puisqu'il y avait à cette époque pratiquement trente personnes *(Skrigneg)*

- **Un devezh a fet** : Une journée de fête ; **An dra-he zo un devezh a fet** : C'est une journée de fête *(Karnod)*

**FETAÑ** ['fɛtə] : vb. ; Fêter

**Marie oa fetañ e *75 ans* ha François oa fetañ e *80* ha oan pedet d'ond ene** : Marie fêtait ses 75 ans et François fêtait ses 80 et j'étais invité à y venir *(Plourac'h)*

**FEU** [fø] : [***feu*** 1992] n.m. ; fig. Feu

✗ *cf.* : ***tan***

- **Fourrañ ar feu etresse** : Foutre le feu entre eux ; **Me(d) me meus re joñj d(eu)s an dra-he ha d'ar mar(e)-se, me fourre ar feu 'tresse o-dow 'è** : Mais je me rappelle de ça et à cette époque, moi je foutais aussi le feu entre eux deux *(Skrigneg)*

**FEUILHENN** ['fœjən] : [***feuillenn*** 1871] n.f. (pl. **-ou** [fœ'jɛnu]) ; Feuille (papier, métal)

**Set(u a-)benn telc'h feuilhennou da bêo (e)vi(d) ar vugale** : Don pour garder des feuilles pour payer pour les enfants *(Sant-Wazheg)*

**FEUKAÑ** ['føkə] : [***feûka*** 1821] vb. ; (se) Vexer / (se) Froisser

**Feuket oun bet** : J'ai été vexé *(Plouïe)* ; **Feuket heb rêson** : Froissé sans raison *(Poullaouen)* ; **Alon bon ! Me ga(v)e ket din vije sort e-bed amañ kin ha me zo aet da zespun ma c'hontell... Pe-naos a riñ bremañ 'vid pass feuk(añ) an dud 'è ?!** : Allons bon ! Je ne croyais pas qu'il y aurait quoi que ce soit ici et je suis allé ramasser mon couteau... Comment vais-je faire maintenant pour ne pas froisser les gens non-plus ?! *(Skrigneg)* ; **Hete oa feuket gwel a oa digoueet gati 'è, pedur na eñsultet ar re-gozh a-raog ha gwel oa digoueet gati, se zo kaos oa droug en enni ken a oa !** : Elle était donc vexée de voir que ça lui était arrivé aussi, puisqu'elle avait insulté les vieux avant et de voir que ça lui était arrivé, c'est pourquoi elle était si en colère ! *(Skrigneg)*

**FEUKENN / VEUKENN** ['(f/v)økən] : [***feukenn*** 1992] n.f. ; Belle femme

**Ur veukenn, peultrin ha talier savet** : Une belle femme, poitrail et croupe levés *(Poullaouen)* ; **Houmañ zo ur veukenn** : C'est une belle femme *(Kleden)*

**FEULEUSENN / VEULEUSENN** [(f/v)ø'lø:zən] : [***frileuzenn*** 1970] n.f. (pl. **-ou** [følø'zɛnu]) ; Crépine / Pèlerine (vêtement) / Châle

**Ur veuleusenn zo da veañ passeet c'hoazh war ar gourr(e)** : La pèlerine est encore à passer par-dessus *(Skrigneg)*

**FEULZ / VEULZ** ['(f/v)ølz-s] : [***feulz*** 1876] ad. ; Brusque / Brusquement / Brutal (-e) / Brutalement / Emporté (-e) / Vif (feu)

**Pass mond feulz ba'r labour** : Ne pas travailler trop brutalement *(Plouïe)* ; **Pa vije delc'het da dreiñ anaoñ 'è hag a hezh 'tevo ene ha na, trankil ! 'Velt ar yodou-all 'è, pass tan re veulz !** : Lorsqu'on continuait également de la touiller, il cuisait là tranquillement ! Comme les autres bouillies aussi, un feu pas trop vif *(Skrigneg)*

**FEUMEULENN** [fø'mø:lən] : [***femellenn*** 1633] n.f. ; Femme

**Ya, matre'n vo ka(v)et ur feumeulenn mennaket ahe...** : Oui, peut-être trouvera-t-on une femme là... *(Karnod)*

**FEUNTEUN / VEUNTEUN** ['fœ(n)tœn] ['vœ̃(n)tən] : [***funtun*** 1029 ; ***feunten*** 1499] n.f. (pl. **-iou** [fœn'tœnju] [vœ̃n'tœ̃nju]) ; Fontaine / Point d'eau

✗ *syn.* : ***plomenn***

**Hag ar veunteun oa deusket dèoñ 'e** : On lui montra également la fontaine *(Plonee)* ; **Hag ba-lec'h (e)ma 'r feuteun Sant-Jermen, ah(e) zo un tamm ribil mo(d)-se** : Et là ou se trouve la fontaine Sainte-Germaine, il y a un sentier très étroit comme ça *(Laz)* ; **Ha gwraet ur lizher dèi ha goude-se kuit dèoñ da 'n-om zibatañ ba'r feunteun, pugur neus stag(et) i zoworn dreñw i gein** : Il lui a fait une lettre et ensuite afin d'éviter de se débattre dans la fontaine, puisqu'il s'est attaché les deux mains dans le dos *(Kolloreg)* ; **Oa ket puñs e-bed, ur veunteun !** : Il n'y avait pas de puits, une fontaine ! *(Skrigneg)* ; **Ha ar re-he na laket man, na laket pri war'nê hag o(be)r ur reserv-dour petram ur feunteun** : Ils avaient mis de la mousse, de la boue dessus et fait une réserve d'eau ou-bien une fontaine *(Speied)* ; **Ene voa ur veunteun ba'r prad ene, ur veunteun paotr-powr ! Ur veunteun vraw ha mañson(et) en-dro dèi, men-dailh** : Il y avait là-bas une fontaine dans le pré, une fontaine mon gars ! Une belle fontaine, maçonnée tout autour, de la pierre de taille *(Plonee)* ; **Bi oc'h bet beked ar feunteun 'e ?** : Vous êtes aussi allés jusqu'à la fontaine ? *(Kolloreg)* ; **(A-)raog an dour vïe daw mond da gerc'h(ad) anèoñ d'ar feunteun (e)vi(d) 'h o(be)r boued, sè, ga'r sailh ha vis(e) ur stalig-dour ba-dreñw, ba un tu bennaket dre-amañ gi-mañ hag a vise evet** : Avant il fallait aller chercher l'eau à la fontaine pour faire la nourriture, munis d'un seau, un point d'eau se trouvait derrière quelque part par ici et on (en) buvait *(Speied)* ; **Mond ba'r veunteun ha' teuy ur c'hroc'hen-owr war'nac'h-toud** : Va dans la fontaine et une peau en or te recouvrira complètement *(Plonee)* ; **Hezh a dape an dour ba'r veunteun pé vïe an hanter-nos (o) sonañ** : Il prenait l'eau dans la fontaine quand minuit sonnait *(An Uhelgoat)* ; **Ha voa laret dèoñ pass touch d'ar veunteun 'n mod e-bed !** : Et on lui dit de ne pas toucher la fontaine en aucune manière ! *(Plonee)* ; **Beñ ma vije ur veunteun pe ur soursenn ba'n tu-nec'h deus ar park** : Ben s'il y avait une fontaine ou une source dans le haut du champ *(Plouïe)* ; **Ha ba-tal ar veunteun oa un' gozh** : Et face à la fontaine se trouvait une vieille *(Landelo)* ; **Ene zo ur veunteun** : Là il y a un point d'eau *(Plouïe)* ; **Du-mañ oa ur veunteun hag ar veunteun, meus ket bet gwel(et) 'nèi sec'hiñ gwich e-bed !** : Chez moi il y avait une fontaine et je n'ai jamais vu cette fontaine s'assécher ! *(Skrigneg)* ; **A-wechou vis(e) ur veuteun ba'r prad, me(d) ma vïe ket ur veuteun, vise digass(et) dour !** : Parfois il y avait un point d'eau dans la prairie, mais s'il n'y avait pas de point d'eau, on amenait de l'eau ! *(Kareis)* ; **Hag toud ar feunteunou hag ar stêriou lec'h ma vé an dud (o) pompañ dour 'h a haoueenn ba(r)zh enne ha 'h a temz ha sur é lar ma vé leusket toud ar stêriou ha toud ar feunteuniou d'hond da vall 'o nessesser o(be)r barrajou !** : Et toutes les fontaines et les rivières d'où les gens pompent l'eau le lisier va dedans et les engrais et c'est sûr que si on laisse toutes les rivières et toutes les fontaines aller en s'empirant il sera nécessaire de faire des barrages ! *(Poullaouen)* ; **Pedur vije red mond d'ar veunteun da gerc'had dour ga'r sailh !** : Puisqu'il fallait aller à la fontaine pour chercher de l'eau munis d'un seau ! *(Skrigneg)* ; **Vorz pe-naos meus ket bet gwel(et) ar veunteun du-mañ sec'h gwich e-bed ! Ahe vije dour dalc'h-mad hag ar lenn 'è** : Peu importe comment je n'ai jamais vu la source asséchée chez moi ! Il y avait constamment de l'eau et le plan d'eau également *(Skrigneg)* ; **Ur veunteun oa hag ne zisec'he ket ! Na deuh an hañw na deuh ar gooñ, n'eus ket bet gwel(et) biskoazh ! Ahe vije an dour redeg dalc'h-mad** : Une fontaine qui ne s'épuisait pas ! Ni l'été, ni l'hiver, ça n'a jamais été vu ! L'eau y coulait constamment *(Skrigneg)* ; **Hag ar feunteun mamp lak(et) ar bomp war'nèi ba'n traoñ ahe gis-s(e), houm(añ) n'ee ket dé hesk gwech (e-)bed 'nèi 'è, gwech e-bed !** : Et nous avions mis la pompe sur la fontaine en bas là comme ça, elle ne se tarissait jamais non-plus, jamais ! *(Speied)* ; **Du-mañ oa ur veunteun lem a vij(e) ar saout à hond da evañ dour ha pa nijent efin da evañ dour reent ur sklissadenn goude 'e ba'r veunteun wichou 'n-ur hond-kuit ! Eürusamant ar veunteun a gontinüe da rediñ** : Chez moi il y avait une fontaine où les vaches allaient s'abreuver et lorsqu'elles avaient fini de s'abreuver, après elles faisaient aussi parfois un jet de chiasse dans la fontaine en partant ! Heureusement la fontaine continuer de couler *(Skrigneg)*

- **Dour-feunteun** : Eau de source ; **Dour-feunteun oa ar gwellañ toud c'hoazh** : L'eau de source était encore la meilleure de toutes *(Plouïe)*
- **Feunteun an amann** : La fontaine de beurre (trou au milieu de la platée de bouillie d'avoine dans lequel on met le beurre) *(Skrigneg)*

**FEURM / FERM** [fœrm] [fɛrm] : [***ferm*** 1633 ; ***feurm*** 1732] n.f. (pl. **-ou** ['fœrmu] ['fɛrmu]) ; Ferme / Exploitation agricole / Loyer / Bail

✗ *m. dér.* : ***difeurm***

**Neuhe vever deuh ar feurm i(v)e** : On vivait alors aussi de la ferme *(Berrien)* ; **Me(d) gwech-all ar ferm nôa prajeier oa estimet !** : Mais autrefois la ferme qui avait des prés était estimée ! *(Sant-Wazheg)* ; **Hag ur feurm ha' oa ur prad barzh oa penvidig !** : Une ferme contenant un pré était riche ! *(Kareis)* ; **Ba'r feurmou brassoc'h un tamm vise gwerzhet tammou ed 'e** : Dans les fermes un peu plus grandes on vendait aussi un peu de céréales *(Plouïe)* ; **Ma ket bet kalz tra da 'r ferm (aha)non, me ma ket rekoltet ko(s)imant** : Je n'ai pas eu grand-chose de la ferme, je n'avais quasiment pas récolté *(Speied)* ; **Alïes ba'r feurmou bras vije stertoc'h dalc'h-mad (e)vid ba'r feurmou krenn hag ar feurmou bihen. Ba'r feurmou bras ahe vije dit devechou hir ha devechou sterd** : Souvent dans les grandes fermes, c'était habituellement plus difficile que dans les moyennes et les petites. Les

journées y étaient longues et difficiles pour toi *(Plouïe)* ; **Hag du-mañ oa ur pezh feurm, pudur oa diw feurm memes ga ma zud ! Diw laket ba'r memes hini, n'é ket dê oagn hañ ! An dra-he oa feurmet !** : Et chez moi c'était une grande ferme, puisque mes parents avaient même deux fermes ! Deux transformées en une seule, elles ne leur appartenaient pas hein ! C'était loué ! *(Skrigneg)* ; **Oa ket kalz feurmiou bras hag alïes oagn feurmiou, oagn deuh an noblañsou, merourien oa an dud kalz da neuhe** : Il n'y avait pas beaucoup de grande fermes et c'était souvent des fermes, elles étaient aux nobles, pour-lors beaucoup de gens étaient locataires *(Kergloff)* ; **Ma mamm na ur feurm vras (a-)walc'h ha oa labour (a-)walc'h demp** : Ma mère possédait une ferme assez grande et nous avions assez de travail *(Skrigneg)* ; **Ar re vïe 'tiwoull ar saout, dé zeg eur (a-)wechou teuemp da zeb un tamm bar(a) da ti ar ferm** : Ceux qui gardaient les vaches, à dix heures parfois nous venions manger un bout de pain au logis de ferme *(Sant-Wazheg)* ; **Devechou-labour ba'r feurm** : Des journées de labeur à la ferme *(Plouïe)* ; **Ba'r feurmou lec'h vise ar labour teue an dud maes da c'hwec'h eur deuh ar mintin** : Dans les fermes où il y avait le travail les gens sortaient à six heures du matin *(Plouïe)* ; **Ma vê feurmou bihannoc'h a save tud da seizh eur** : Si c'étaient de plus petites fermes les gens se levaient à sept heures *(Plouïe)* ; **Ha na ur sakre feurm ahe d'an traoñ** : Et il avait une sacrée ferme là en contrebas *(Berrien)* ; **Honn(e)zh zo ur feurm vad** : C'est une bonne ferme *(Plouïe)* ; **Ar ferm da houzh vo da fermiñ (a-)benn bla** : Sa ferme à elle sera à louer dans un an *(Sant-Wazheg)* ; **Ha nagn beb a damm feurm vraw ha pa oa toud ga ma zad-kozh ha oa ur feurm vras** : Ils avaient eu chacun leur belle ferme quand tout appartenait à mon grand-père et c'était une grande ferme *(Skrigneg)* ; **Houzh oa ur feurm ha' zo chomet 'taw 'vel a oa** : C'est une ferme qui est toujours restée comme elle était *(Plouïe)* ; **Houzh oa ur feurm hag a oa passeal kant devezh-arad barzh** : C'était une ferme qui dépassait les cent demi-hectares (50 h.) *(Plouïe)* ; **Ha bremañ zo deut deñved ba'r feurm** : Et maintenant on a des moutons à la ferme *(Plouïe)* ; **Ha neus laket e feurm da werzhañ mechañs** : Et il a sûrement mis sa ferme en vente *(Berrien)* ; **Dow lon-keseg oa e-barzh ar ferm ya** : Deux chevaux était à l'intérieur de la ferme oui *(Plonee)* ; **An Amerikaned oa passeet dre ene, oa ba foñs ur feurm** : Les Américains étaient passés par là c'était au fond d'une ferme *(Skrigneg)* ; **Ar merour oa aet d'ar feurm** : Le locataire était allé à la ferme *(Speied)* ; **Hag ar gis-se oaint deut da zañsal ba ur feurm** : Et comme ça ils vinrent danser dans une ferme *(Kleden)* ; **Ha neu'n un tamm ferm dister, voa ur ferm ha voa ket penvidig** : Et alors une petite ferme insignifiante, c'était une ferme qui n'était pas très riche *(Plonee)* ; **Oan ket kapat da lesken ma dud, mamm he-hun ba'r feurm di visiriñ pugur ma dad oa ket kapat da labourad kin** : J'étais incapable de laisser mes parents, ma mère seule à la ferme à misérer puisque mon père n'était plus capable de travailler *(Lokarn)* ; **Bi oa feurmou ha oa feurm vad, med malchañs barzh** : Il y avait des fermes qui étaient de bonnes fermes, mais de la malchance dedans *(Poullaouen)* ; **Hemañ vé 'h o(be)r an dro klask deus 'n eil feurm d'egile** : Il fait le tour pour chercher d'une ferme à l'autre *(Poullaouen)* ; **Pa oan du-mañ gwech-all, p(a) oan ba'h ar feurm vije pe(va)r, pemp pe-moc'h !** : Lorsque j'étais chez moi autrefois, lorsque j'étais à la ferme il y en avait quatre, cinq cochons ! *(Skrigneg)* ; **Ar c'hoat mad oa aet gantoñ toud diwar ar ferm 'barzh na gwerzhet (a)nèi, amañ voa gwe war ar ferm hardïoc'h** : Il avait pris tout le bon bois de la ferme avant de la vendre, il y avait ici plus d'arbres sur la ferme *(Speied)* ; **Ha goud(e)-se, 'benn ar bla(v)ezh war-lerc'h, war ar gêr-se oa avañsoc'h a oa bet 'è ar werzh war o gorr(e) dê 'è, pigur oagn ket 'vid pêo o fermou 'nê** : Et ensuite, l'année suivante, sur ce hameau-là plus loin, ils avaient subi une vente judiciaire, puisqu'ils ne pouvaient pas payer leurs loyers *(Sant-Wazheg)*

- **Bevañ ga'n traou deus e feurm** : Vivre des produits de sa ferme ; **Gwich-all oa ket penvi'g an dud, me(d) daon ! Bevañ reent ga an traou deuh o feurm** : Autrefois les gens n'étaient pas riches, mais dam ! Ils vivaient des produits de leur ferme *(Skrigneg)*
- **Echüet e ferm gantoñ** : Son bail a expiré ; **Ar chañchamant gouel-Mikêl zo, echüet é e ferm gantoñ sete oè daw dèoñ klask lec'h-all** : C'est le changement de la Saint-Michel, son bail a expiré il lui fallait donc chercher ailleurs *(Sant-Wazheg)*
- **Feurm-kêr** : Ferme de village ; **Tammou plassou bihen ha feurmou-kêr, ar re-he na miser ahe toud ! Ya ha me meus bet miser dé zigentañ 'e !** : De tous petits domaines et des fermes de village, ils avaient là tous de la misère ! Oui et moi aussi j'ai eu de la misère au départ ! *(Ponvel)*
- **Kemer e feurm war-lerc'h e dud** : Reprendre la ferme des parents ; **Tud ha' gemer o feurm war-lerc'h o dud** : Des gens qui reprennent la ferme de leurs parents *(Plouïe)* ; **E baotr neus kemeret ar feurm da-houde** : Par la suite son garçon a pris la ferme *(Plouïe)*
- **Ur feurm chañsus** : Une maison (une ferme) où les gens restent travailler ; **N'é ket ur feurm chañsus, ba'r feurm-se vé sterd bevañ barzh** : Ce n'est pas une ferme où les gens restent longtemps, la vie y est rigoureuse *(Plouïe)*

**FEURMAJ / FERMAJ** ['fœrməʒ-ʃ] ['fɛrməʒ-ʃ] : n.m. (pl. **-ou** [fœr'maʃu] [fɛr'maʃu]) ; Ferme

**Gwech-all voa fermachou partoud, bern vïe klask tud, divizhourésed** : Autrefois il y avait des fermes partout, énormément cherchaient des gens, des journalières *(Sant-Wazheg)* ; **Mé mamm, pad ar bresel, pé oa mé sad prisonier voa daw dèi mond divizhoures ba'r fermachou** : Ma mère, pendant la guerre, lorsque mon père était prisonnier il lui fallait devenir journalière dans les fermes *(Sant-Wazheg)* ; **Oa ket ka(v)et, ar c'heuneud, oa ket droad da douch deuhoute ! Ar c'heuneud a oa war ar fermachou** : On ne trouvait pas, les branchages, on n'avait pas le droit d'y toucher ! Les branchages étaient sur les fermes *(Brennilis)* ; **Ba-raog pé oa tud walc'h ba'r fermachou 'vïe goull un' d'un ti-hezh ha un' d'un ti-all da joukour alañ ar veuc'h** : Avant lorsqu'il y avait assez de monde dans les fermes, on demandait une personne chez l'un et chez l'autre pour aider à vêler la vache *(Speied)*

**FEURMER / FERMER** ['fœrmər] ['fɛrmər] : [***fermer*** 1633] n.m. (pl. **-ien** [f(œ/ɛ)r'mɛrjən]) ; Fermier

✗ *cf.* : ***labourer-douar, merour, peisant***

**'Vel amañ gi-m(añ) ba'r penn-traoñ da kêr zo ur soursenn ha' zo kreñw ha seto oa deve(zh)iou 'vi(d) peb fermer dé dap(ed) an dour !** : Comme ici dans le bas du village, il y a une source et qui est abondante et donc il y avait des journées pour chaque fermier pour prendre l'eau ! *(Sant-Wazheg)* ; **Ha bram 'bénn yee ar fermer kuit war-lerc'h, beñ reñkè reïñ ar memes kont, deus ar mod nis(e) touchet-heñw, eh beñ oa daw dèoñ reïñ 'n-**

**dro petram(a)nt vïe daw pêo an difer's** : Et parce que quand le fermier partait ensuite, ben il devait donner le même compte, selon ce qu'il avait touché, eh ben il lui fallait donner en retour ou-bien il devait payer la différence *(Sant-Wazheg)*

**FEURMIÑ / FERMIÑ** ['fœrmi] ['fɛrmi] : [***fermiff*** 1633 ; ***feurmi*** 1732] vb. ; Louer

**Ah ! Oa ket fermet !** : Ah ! Ce n'était pas loué ! *(Lannedern)* ; **Ar ferm da houzh vo da fermiñ (a-)benn bla** : Sa ferme à elle sera à louer cette année *(Sant-Wazheg)* ; **Ar mestr so o fermañ ar mod-se** : Le maître loue ainsi *(Speied)* ; **Me, (a-)benn mïe fermet ur ferm din-me deurzhtu oa rôet 'e ur gont-gwinizh hag ur gont-kig da bêo ma flass** : Moi, quand j'avais loué une de mes fermes, tout de suite on m'a donné un compte de blé et un compte de viande pour payer mon domaine *(Sant-Wazheg)* ; **Fermet moa ar plass kentañ** : J'avais loué le premier domaine *(Sant-Wazheg)* ; **Hag du-mañ oa ur pezh feurm, pudur oa diw feurm memes ga ma zud ! Diw laket ba'r memes hini, n'é ket dê oagn hañ ! An dra-he oa feurmet !** : Et chez moi c'était une grande ferme, puisque mes parents avaient même deux fermes ! Deux transformées en une seule, elles ne leur appartenaient pas hein ! C'était loué ! *(Skrigneg)* ; **Ferm(et) na un ti ba'r C'hastell-Ne brem(añ), ba un tamm site bennag du-nt** : Il avait loué une maison à Châteauneuf-du-Faou maintenant, dans une petite citée quelconque là-bas *(Kolloreg)*

**FÏAÑ / FÏOU** ['fijə] ['fiju] : [***fiziaff*** 1464] vb. ; (se) Fier

**Memes-tra a vïemp fïañ se** : Nous nous fiions tout de même à ça *(Motre)* ; **Hezh so voien da fïañ ba'naoñ** : On peut se fier à lui *(Plouïe)*

- **En-om fïou ba *ub.*** : Se fier à *qqn.* ; **Faot ket dê 'n-om fïou ba'r re-all** : Ils ne veulent pas se fier aux autres *(Plouïe)*
- **Fïou e groc'hen ba *ub.*** : Faire confiance à *qqn.* ; **Faote ket dê fïou o groc'hen ba'r re all** : Ils ne voulaient pas se fier aux autres *(Plouïe)*
- **Fïañ + *vb.*** : Faire confiance pour + *vb.* ; **Direkteur ar c'hooperativ 'n-heñi nôa bet kredet ba ennomp ha nôa fïet fourniss aval-douar domp** : C'est le directeur de la coopérative qui avait cru en nous et fait confiance pour nous fournir des pommes de terres *(Sant-Wazheg)*

**FÏAÑS** ['fijɑ̃s] : [***fisyancc*** 1464] n.f. ; (de) Confiance

✗ *syn.* : ***koñfïañs, kred***

**N'out ket kin un dèn-fïañs** : Tu n'es plus une personne de confiance *(Plouïe)* ; **Hezh so voien da gaoud fïañs ba'naoñ** : On peut avoir confiance en lui *(Plouïe)*

**FICH** [fiʃ] : n.vb. ; Fanage (foin)

✗ *syn.* : ***direst***

**Ma vis(e) braw, vis(e) les(ket) un de(v)ezh pe dow ha goud(e)-se vise gwraet ur fich daoñ, fichal (a)naoñ ga'r vorc'h c'hoazh, ma oa ket fichéres (e-)bed** : S'il faisait beau, on laissait une journée ou deux et ensuite on lui faisait un coup de fanage, le faner encore à la fourche, s'il n'y avait pas de faneuse *(Kleden)*

**FICHAL** ['fiʃəl] : [***fichal*** 1732] vb. ; Faner (foin) / Remuer

✗ *syn.* : ***difrekañ, fistoulad, lavitiñ, remüiñ***

**Alïes pé vé harno (a-)benn gomañs ar gurun na fich na na fleñch nintra** : Souvent lorsqu'il y a de l'orage avant que ne commence le tonnerre plus rien ne remue ni ne bronche *(Plouïe)*

**FICHAÑ / FICHAD** ['fiʃə(d-t)] : [***fichaff*** 1499] vb. ; Arranger / Parer / Raccommoder / Se rendre élégant (-e)

✗ *syn.* : *(arranger)* ***ingaliñ, kempenn, renkañ*** *(se rendre élégant)* ***pentañ***

◆ Arranger ; **Ba'r prad o fichañ foenn** : Dans le pré à arranger le foin *(An Uhelgoat)* ; **Pa wele 'ha(no)n-me fichañ ma blew 'darre** : Lorsqu'elle me voyait encore arranger mes cheveux *(Karnod)*

◆ Raccommoder ; **Boureller oa, fichañ sternajou ar c'heseg surtoud** : Il était bourrelier, surtout raccommoder les harnachements des chevaux *(Skrigneg)* ; **Kass ar bragou zo ahe da fichad ahe, pudur out o tiskiñ gwrïad a(ho)nt ar hi(s-ho)nt !** : Envoie le pantalon qui est là à raccommoder, puisque tu apprends à coudre là-bas ! *(Skrigneg)* ; **Ma zad-kozh vije ba'h ar c'hougn ga i gorn à vutunad ha mamm-gozh vije fichañ sïer ha fichañ dilhad** : Mon grand-père était au coin du feu fumant sa pipe et grand-mère raccommodait des sacs et des vêtements *(Skrigneg)*

◆ Se rendre élégant (-e) ; **Kêh d'en-om chañch ha d'en-om fichañ, (e)n-om lakad braw** : Va te changer et te rendre élégant, te faire beau *(Sant-Hern)*

**FICHED** ['fiʃəd-t] : [***fichet*** 1710] ad. ; Arrangé (-e) / Élégant (-e) / Paré (-e)

✗ *syn.* : ***alured, pentañ***

◆ Élégant (-e) ; **Fiched é** : Il est élégant *(Plouïe)* ; **Me(d) 'hond da be-lec'h (e)moc'h ken fiched ha ken braw, d'an eur-mañ ?** : Mais où vas-tu si élégant et si beau, à cette heure-ci ? *(Sant-Hern)* ; **Me meus klèet mamm-gozh à lar(e)d pé wele ur plac'h yowank 'n-om gaoud fiched ahe : Daon ! Set' ahe ur bompinenn !** : J'ai entendu grand-mère dire lorsqu'elle voyait une jeune femme se rendant là élégante : Dam ! En voilà une coquette ! *(Skrigneg)*

◆ Paré (-e) ; **Me(d) vïer fiched ba'r skoul** : Mais on était paré à l'école *(Kolloreg)* ; **Ur c'hlakou vïe ganen 'hond d'an oferenn ! Me lar doc'h vïen fiched hañ !** : Je chaussais une paire de claques pour aller à la messe ! Je peux vous dire que j'étais parée hein ! *(Kolloreg)*

**FICHELL** ['fiʃɛl] : [***fichell*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [fi'ʃɛlu]) ; Fourchette à débroussailler / Fiche (tige)

✗ *syn.* : ***fourchell***

**(E)tre ar valz hag ar fichell** : Entre la faucille et la fourchette à débroussailler *(Kergrist)* ; **Troc'het mamp fichellou-keuneud ba ur harzh** : Nous avions coupé des fiches de branchage dans le taillis *(An Uhelgoat)* ; **Sete ar mod-se pé 'h eer da zornañ vis(e) dow fichell war'nê ha sete an heñi 'h ee da droc'h ha heñw oa post ar stertañ toud ba an dornadeg, troc'h ar fichell !** : Ainsi donc lorsqu'on allait battre il y avait deux tiges sur eux et donc celui qui allait couper avait le poste le plus difficile qui soit dans le battage, couper la tige ! *(Kergloff)* ; **Rôet oa ur valz, ur fichell hag ur min-afel daoñ** : On lui avait donné une faucille, une fourchette à débroussailler et une pierre à faux *(Poullaouen)*

**FICHER** ['fiʃər] : [***ficher*** 1732] n.m. (pl. **-ien** [fi'ʃɛrjən]) ; Réparateur / Personne qui répare

**Heñ n'é keme(d) ur ficher-paipleuñiou ! Sort e-bed mod-all !** : Ce n'est qu'un réparateur de parapluies ! Rien d'autres *(Skrigneg)*

**FICHÉRES** [fi'ʃe:rəz-s] : [***ficheres*** 1992] n.f. (pl. **-ed** [fiʃe're:zəd-t]) ; Faneuse

**Goud(e)-se oa deuet ar fichéres neu'n** : Ensuite la faneuse est alors apparue *(Kleden)* ; **Seto ah(e) vis(e) ket direst(et) ga'r vorc'h kin, vis(e) gwraet deuzhtu ga'r fichéres hag ar rastelléres** : Donc là on ne fanait plus à la fourche, on faisait de suite à la faneuse et à la râteleuse *(Kleden)* ; **Ar rastelléres rastellè (a)naoñ ha ree andennou ba'r machin ha wechou vis(e) daw reiñ un tamm taol daoñ ga'r fichéres war 'n andennou ar mo(d)-s(e) en-dro** : La faneuse le râtelait et faisait des andains dans la machine et parfois il fallait lui redonner un petit coup avec la faneuse sur les andains comme ça *(Kleden)*

**FIDAMDOUE / FITAMDOUE / FIDENDOUE** [fidɑ̃m'duwə] [fitɑ̃m'duwə] [fidən'duwə] : interj. ; Nom de Dieu ! / Mon Dieu !

**Findendoue-doue !** : Mon Dieu, mon Dieu ! *(Skrigneg)* ; **Ah fidamdoue (a-)benn arc'hoazh toud ar barres gleo an dra-he** : Ah nom de Dieu d'ici demain toute la commune entendra parler de ça *(Landelo)* ; **Fidamdoue ! 'Benn ar wich-all, ma teus da làerezh aha(n)on c'hoazh, eh beñ n'o kemed ar marw evitout kara !** : Non de Dieu ! La prochaine fois, si tu reviens me voler, eh ben il n'y aura que le mort pour toi, n'est-ce pas ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! Fitamdoue ! Me lar dit-te ! Ar re-he oa 'n-om ga(v)et solud !** : Oh ! Fichtre Dieu ! Je te le dis ! Ils étaient devenus robustes ! *(Skrigneg)* ; **Ah tatatata ! Ah na ri ket 'ha ! Eh ! Ha fidemdoue ! Na n'ees ket d'o(be)r se 'ha ! Petra laro ma ameseg amañ hi-mañ ?** : Ah tatatata ! Ah non alors ! Eh ! Nom de Dieu ! Tu ne vas pas faire ça ma foi ! Que va dire mon voisin ici-même ? *(Skrigneg)*

**FIDOUE** [fi'duwə] : [cf. **fei + Doue**] excl. ; Mon Dieu

**Ni teue un tamm vagod ganimp, deue un tamm plous deuh ar yêr ha tan ba'r poal 'ha ! Fidoue !** : Nous apportions un peu de fagots, un peu de paille de la maison et on mettait le feu dans le poêle ma foi ! Mon Dieu ! *(Skrigneg)*

**FÏER** ['fijər] : [***fier*** 1530] ad. ; Fier (-e)

**Vijen ket re fïer pé vijen passeal dindan ar wênn-mañ** : Je n'étais pas trop fier lorsque je passais sous cet arbre *(An Uhelgoat)* ; **Amañ vadine an dud kalz neubeutoc'h, ree an eñpressïon da ve fïer ha oaint ket !** : Ici les gens plaisantaient beaucoup moins, ils donnaient l'impression d'être fiers alors qu'ils ne l'étaient pas ! *(Lannedern)*

**FÏES-FOW** ['fi:esfo] : coll. (sing. **fiesenn-fo(w)** [fi'e:zənfo]) ; Faînes (cf. **GWE-FOW**)

**Teir fiesenn-fo so ba'r bolc'hen** : Trois faînes se trouvent dans la cupule *(Rostrenn)* ; **Ar fies-fo n'eint ket mad da zibiñ** : Les faînes ne sont comestibles *(Karais)*

**FIGUR** ['fi:gyʳ] : [***figur*** 1499] n.f. (pl. **-iou** [fi'gyrju]) ; Figure

**Oh ! Heus ket gwelc'het da figur na da zoworn ar mintin-mañ !** : Oh ! Tu ne t'es pas lavé la figure ni les mains ce matin ! *(An Uhelgoat)*

**FIGUS / FIGOUS** ['fi:gyz-s] ['fi:guz-s] : [***figus*** 1519] ad. ; Difficile à satisfaire (cf. **BEG-FIGUS** ; **DIFISSIL**)

**Hezh so figous !** : Il est difficile à satisfaire *(Skrigneg)* ; **Oh ! Hoñzh so ur plac'h figus !** : Oh ! C'est une femme difficile à satisfaire ! *(Skrigneg)* ; **Ha te, n'out ket re figus war an traou ?** : Et toi, tu n'es pas trop difficile à satisfaire ? *(Skrigneg)*

**FILAÑ** ['fi:lə] : [***fila*** 1732] vb. ; Filer

**Tamm-ha-tamm, heb trous e-bed, oan komañset da filañ** : Petit-à-petit, sans un bruit, je commençai à filer *(An Uhelgoat)*

➢ **Filañ-kuit** : Filer ; **Leusken ar c'hamïon da filañ-kuit** : Laisser le camion filer *(An Uhelgoat)*

**FILBOC'HENNO** [filbɔ'hɛno] : [cf. vx. br. ***linuolc***] vb. ; Former (une / des) ampoule(s) / Cloquer

✗ *cf.* : ***klogorenn***

**Filboc'hennet ma doworn** : Mes mains sont toutes cloquées *(Plonee)*

**FILBOUCHAÑ** [fil'buʃə] : [***firboucha*** 1659] vb. ; Fouiller / Fureter (cf. **FURIKAL / FURLOUCHIÑ**)

**FILHOR** ['fiʎɔr] ['vijər] : [***fillor*** XVIᵉ] n.m. (pl. **-ed** [fi'ʎɔrəd-t]) ; Filleul / **FILHORES** [fi'ʎɔːrəz-s] : [***filiorès*** 1659] n.f. (pl. **-ed** [fiʎɔ'reːzəd-t]) ; Filleule

**Oa ket bet é weled e filhor a-raog c'hoazh** : Il n'était pas encore venu voir son filleul jusqu'à présent *(Berrien)* ; **Ha ma filhor pe-lec'h (e)ma ?** : Et mon filleul où est-il ? *(Berrien)* ; **Ar vilhores vlour** : La douce filleule *(Berrien)* ; **Ar vilhores faro** : La filleule fanfaronne *(Berrien)* ; **Tapet-heñw ga'r chachourien assames ga mé filhor** : Il fut pris par les chasseurs en compagnie de mon filleul *(Speied)*

**FILIP** ['fiːlib-p] : [***chilip, philip, phlip, slip*** 1716] n.m. (pl. **-ed** [fi'lipəd-t]) ; Moineau

**Filiped !** : Des moineaux ! *(Plourac'h)* ; **Deut so ur vandenn-filiped** : Il vient une nuée de moineaux *(Poullaouen)*

**FILM** [film] : [***film*** 1958] n.m. (pl. **-ou** ['filmu]) ; Film

**Pezh meus gwelet ba'r filmou** : Ce que j'avais vu dans les films *(An Uhelgoat)*

**FILMAÑ** ['filmə] : [***filmañ*** 1969] vb. ; Filmer

**Ehe ! An dra-he vïe bet mad da filmañ, ma vïe bet gwel(e)t an dra-he bremañ** : Héhé ! Ç'aurait été bien à filmer, si on avait vu ça de nos jours *(Lannedern)*

**FILTRAÑ** ['filtrə] : vb. ; Filtrer

**Oa un nor oa gwraet gad orjel hag a ampeche ar c'he(l)ien hag an treou d'ond, ya da filtrañ ahe his-se** : Il y avait une porte faite de fil qui empêchait les mouches et autres de venir, ou pour filtrer là comme ça *(Ponvel)*

**FIN** ['fin] : [***fin*** 1499] n.m. & ad. ; Fin / Fin (-e) / Fini (-e) / Terminé (-e) / Soigné (-e) / Futé (-e) / Malin (-e) & interj. ; Bon / Enfin / En tout cas (cf. **BEG-FIN**)

**Fin an de(vezh)** : Fin de (la) journée *(Plouïe)* ; **Hezh zo ganet deus fin ar si'n** : Il n'est pas très futé (mot-à-mot : Il est né à la fin de la semaine) ; **Tammou gwir bi'n fin da evañ gwin kozh** : De petits verres fins pour boire du vieux vin *(Skrigneg)* ; **Fin, me n'ouzon ket pe-rag** : En tout cas moi je ne sais pas pourquoi *(Berrien)* ; **Diw deurkes a na : Un' finnoc'h un tamm hag un' kalz grossoc'h** : Il avait deux tenailles : Une un peu plus fine et une beaucoup plus grosse *(Skrigneg)* ; **Ha heñw a lar un' brassoc'h 'vitoñ, he(zh) oa bet finnoc'h** : Et lui de dire que c'était un plus grand que lui, il avait été plus futé *(Plonee)* ; **Ma pije lesket ar paotr da zond d'ar skol bemde, regulier, neuhe hallche kaoud e sertifikad (a-)benn fin ar bla** : Si vous aviez laissé le garçon venir à l'école tous les jours, régulièrement, il pouvait obtenir son certificat d'ici la fin de l'année *(Berrien)* ; **Ar re-he zo fin, ur raiedenn zo fin ha !** : Ils sont futés, un rat c'est futé ! *(Plouïe)* ; **Un tamoues frost pe fin ?** : Un tamis délié ou fin ? *(Poullaouen)* ; **Oa ket doworn ga'r merc'hed ken flour na ken fin (e)vel zo bremañ** : Les femmes n'avaient pas des mains si douces ni si fines qu'aujourd'hui *(Plouïe)* ; **Hemañ oa deut finnoc'h (e)vid an dra-se** : Il était devenu plus malin que ça *(Plonee)* ; **An dra-he zo un dra bennaket fin, lipousiri prest a-walc'h** : C'est quelque chose de fin, pratiquement des friandises *(Berrien)* ; **Patates vije tennet fin ar bla** : On tirait les patates à la fin de l'année *(Skrigneg)* ; **Ya ha goude neuhe p(a) oa deut d'ar gêr, da fin ar bla(ve)zh c'hwezeg** : Oui et alors après lorsqu'il revint à la maison, à la fin de l'année dix-sept (1917) *(An Uhelgoat)* ; **Ah neus ket gwraet d'ar fin** : Ah il n'a pas fait à la fin *(Plourac'h)* ; **Eh ! Vorz pegen ginoweg eint, fin eint un tamm memes-tra deuh o mod !** : Eh ! Qu'importe à quel point ils sont bêtes, ils sont quand-même un peu malins à leur manière *(Skrigneg)* ; **Hag goud(e) oa deut ar mein-do kalz finnoc'h, neuhe vije gwraet ga'r c'hrochidou** : Et après les ardoises beaucoup plus fines sont apparues, on faisait alors avec des crochets *(Skrigneg)* ; **Ur jô zo fin ! Ur jô neus ur c'harakter fin heñ ! Hag ma skoï war'naoñ, ma reeï truch daoñ...** : Un cheval, c'est fin ! Un cheval, c'est d'un fin caractère hein ! Et si vous le frappez, si vous lui faites des méchancetés... *(Kareis)* ; **Oh nann paotr, hezh so finnoc'h (e)vidoun ! Heñ neus ket e benn daoñ ba'r labour (a)naoñ 'e, heñzh so korn-er(e)n ba e rèr** : Oh non mon gars, il est plus malin que moi ! Il n'a pas la tête au travail non-plus, il a une corne liée à son cul *(Kleden)* ; **An tam(ou)es, an heñi finnañ-toud v(o)a, an heñi bihannañ gan ar foñs toullou spilhenn, nitra kin, hezh v(o)a (e)vid tamouesañ pé vije gwraet youd-arsiled !** : Le tamis, c'était le plus fin de tous, le plus petit avec le fond en trous d'épingle, que dalle, c'était pour tamiser lorsqu'on faisait de la bouillie d'avoine ! *(Pleiben)* ; **Med goud(e) an dud oa bet deut finnoc'h, vije roet d'ar saout en o bezh ha' zebegn 'nê me(me)s-mod !** : Mais après les gens sont devenus plus malins, on les donnait aux vaches entières et elles les mangeaient de la même manière ! *(Berrien)* ; **Kar red é trec'hiñ ar re a vé fin** : Car il faut couper ceux qui sont fins *(Skrigneg)* ; **Hemañ n'é ket un hanter-ginoweg é ! Hemañ zo ur paotr fin !** : Ce n'est pas la moitié d'un imbécile ! C'est un gars futé ! *(Skrigneg)* ; **Keme(nt)-se ??! Fin, ma mije gouïet ma gwraet an dra-he ma-hun !!!** : Tant que ça ??! Enfin, si j'avais su je l'aurais fait moi-même !!! *(Skrigneg)* ; **Paotred finnoc'h 'vi(d) ar re-all, ar savantennou, ar re-he oar pet(r)a zo ba rèr ar yar a-raog né dôet !** : Des gars plus futés que les autres, les pédants, ils savent ce qu'il y a au cul de la poule avant qu'elle n'ait pondue ! *(Plouïe)* ; **Oh ! Ar saout, ar saout oa fin heñ ! Rar é gwel ur veuc'h chom skouilhet ba'r vouilhenn, rar ! Med ar c'herseg, ya** : Oh ! Les vaches, les vaches étaient fines hein ! C'est rare de voir une vache rester embourbée dans la fondrière, rare ! Mais les chevaux, oui *(Kleden)* ; **Ha goude heñ vije ga un tañoues, neuhe, vije laket d'o(be)r hi(ni) fin neuhe, me(d) diw pe deir gwich vije passeet 'benn vije fin** : Et ensuite il était muni d'un tamis, alors, qu'on mettait pour faire alors de la fine, mais on la passait deux ou trois fois avant qu'elle soit fine *(Skrigneg)*

- **(A-)benn ar fin** : Finalement ; **A-benn ar fin oa deut da lared demp la oa echu** : On est finalement venu nous dire que c'était terminé *(Plouïe)*
- **(A-)benn fin an dro** : En fin de compte ; **Ah, med koueet oa war an douar, ya, 'benn fin an dro !** : Ah, mais il était tombé au sol, oui, en fin de compte ! *(Skrigneg)*

- **Ba'r fin / Barzh ar fin** : À la fin / Finalement ; **Ha ba'r fin vijent é klask goûd piw a nije an drapo** : Et à la fin ils cherchaient à savoir qui aurait le drapeau *(Plouïe)* ; **Vis(e) ket erfer da'nê ba'r fin 'e** : À la fin on n'avait pas besoin d'eux non-plus *(Speied)* ; **Barzh ar fin, i vamm na kleved i vouezh o huchal** : À la fin sa mère avait entendu sa voix hurlante *(Kleden)*
- **Be finnoc'h (e)vid kaoc'h-louarn** : Être (malin (-e) / rusé (-e)...) ; **Hezh zo finnoc'h 'vid kaoc'h-louarn** : C'est un malin comme un singe *(Plouïe)*
- **D'ar fin** : Au final ; **Med d'ar fin oa ur jeu bennag da zestum anê memes-tra** : Mais au final c'était quand-même une affaire de les ramasser *(Berrien)*
- **Fin e-bed** : Aucune fin / Interminable ; **War ar chantier ahe n'eus fin e-bed** : Ce chantier est interminable *(Plouïe)*
- **Fin toud** : Au final ; **Klass goûd pe-sort heñi é an heñi lar vis(e) lared ar brassañ heñi 'vid lak an dud da c'hoarzhin fin toud !** : Chercher à savoir lequel est celui qui disait la plus grosse (connerie) pour faire rire les gens au final *(Speied)*
- **Fin-tre** : Toute fin ; **As(e) vije beb sort mod war ar c'hampagn ! Memes ba'r fin a oa beb sort mod c'hoazh, pass ba'r fin-tre ase, pugur meus aret(et) deg la so** : Il y avait là de toute sorte à la campagne ! Même à la fin il y avait encore de toute sorte, pas à la toute fin là, puisque j'ai arrêté il y a dix ans *(Karnod)*
- **Glô-fin** : Pluie fine (cf. **Gwlisenn**)
- **Labour fin** : Travail soigné ; **Ra ket labour fin tamm e-bed** : Il ne fait pas du tout du travail soigné *(Plouïe)*
- **Ober e baotr fin** : Faire le malin ; **'H o(be)r i baotr fin a ga(v)e daoñ** : Il croyait faire le malin *(Skrigneg)*

**FINDAONIÑ** [fin'dɑ̃wnə] : [***findaoniñ*** 1958] vb. ; Casser / Bousiller

**'N-ur findaoniñ, ken a zisplant ar vein dindan e dreid** : En cassant, si bien que les pierres s'arrachent sous ses pieds *(Poullaouen)*

**FINFESSON** [fin'fɛsən] : [***finfesson*** 1992] n.f. ; Fin du fin

**Meus ket (a) gred dit e finfesson e-bed !** : Je ne te fais pas du tout confiance ! *(Poullaouen)*

**FIÑVAL / FEWOUL** ['fĩ:vəl] ['fewul] : [***fifual*** 1557] vb. ; Bouger / Vibrionner (cf. **BOUJAÑ** ; **FROÑWAL**)

**Gwenan komañset da fewoul da visitañ ar bleuniou** : Des abeilles qui ont commencé à vibrionner pour visiter les fleurs *(Poullaouen)* ; **Wichou weler ar sparfell moan chom 'bos en aer heb fiñval** : On voyait parfois l'épervier faire du surplace en l'air sans bouger *(Poullaouen)*

**FISSEL** [fisɛl] : ad. & n.m. (pl. **-ow** [fisəlow] **-led** [fi'sɛləd-t]) ; Habitant de la région de Rostrenen – Maël-Carhaix / Danse Fisel

**Ahe (e)mañ ar Fissel, se zo ur gavotenn-all !** : Là c'est le Fisel, c'est une autre gavotte ! *(Plourac'h)* ; **Ar poues deus gavotenn Kost-er-c'hoat hag ar Fissel a zo memes hini** : L'appui de la gavotte Kost-er-c'hoat et le Fissel est identique *(Plourac'h)* ; **Med se sinifin ba an dañs la regn memes pas, memes markou (e)vel ar Fissel med jeñchign stumm da lak o zreid war an douar** : Mais ça signifie que dans la danse ils font le même pas, les mêmes marques que le Fissel, mais ils changent dans leur façon de poser les pieds au sol *(Plourac'h)*

**FISSELL** ['fisəl] : [***ficêlle*** 1744] coll. (sing. **-enn** [fi'sɛlən] **-ennou** [fisɛ'lɛnu]) ; (de la) Ficelle / & sing. Personne souple (cf. **GWÏELENN**)

**Hezh zo ur fissellenn (e)vid lared lar é-heñw gweñwn ha gouest d'ober kalz draou** : C'est une ficelle pour dire qu'il est souple et capable de faire plein de choses *(Plouïe)* ; **Ha lake ar fissellenn a-raog ha gwraet ur skloum 'zigantoñ da basseal i zorn-all barzh kuit dèoñ da zifrekañ barzh da zond maes en-dro** : Et il mit une d'abord une ficelle et un nœud pour y passer son autre main afin d'éviter de se débattre à l'intérieur pour ressortir *(Kolloreg)* ; **Ur peïsant mad n'ee ket hib un tamm fissel hag e gontell nimb-lec'h e-be(d) !** : Un bon paysan n'allait nulle part sans un bout de ficelle et son couteau ! *(Skrigneg)* ; **N'on ket gouest da droc'hañ ga'r valc'h kén, meus ket nerzh walc'h, vé gwraet ga'r fissellenn** : Je ne suis plus capable de couper à la faux, je ne suis pas assez vigoureux, je fais à la ficelle *(Berrien)* ; **Ar ribil mo(d)-se ha oa lakeet ur lass dèoñ 'è, ur fissellenn solud mat just 'vid tap an (dr)a-he ba tre o divis(k)er !** : Le sentier très étroit comme ça et on lui mit aussi un collet, une ficelle bien solide juste pour l'attraper entre ses jambes ! *(Laz)* ; **Neu'n vïe gwraet ur pochon ga ur sac'h ludou-griss ha vise laket un tamm kerc'h barzh ha vise laket ginou ar jô barzh, ar mod-se ar fissellenn bassee dreñw e ziskouarniou** : On faisait alors une poche d'un sac de tissu grossier et on y mettait un peu d'avoine, la gueule du cheval mis à l'intérieur, ainsi la ficelle passait derrière ses oreilles *(Ponvel)*

**FISSELLAÑ** [fi'sɛlə] : [***fichella*** 1732] vb. ; Ficeler

**Ha fissell(et) 'naoñ ferm, pak(et) naoñ mad ha lak(et) 'naoñ ba'r pelestr ba'n hor'n pad c'hwec'h deiezh ! Pass izhpenn !** : Et ficelé fermement, bien empaqueté et mis dans le saloir dans le sel pendant six jours ! Pas plus ! *(Kleden)*

**FISTOULAD / FESTOULAD** [fis'tuləd-t] [fes'tuləd-t] : [***fistoulat*** 1876] vb. ; Remuer / Frétiller / Tituber (cf. **FICHAL** ; **DIFREKAÑ** ; **REMÜIÑ**)

**Pé vise fistoulet kalz neuhe vise mignoc'h poultrenn barzh** : Lorsqu'on le remuait beaucoup alors il y avait plus de poussière à l'intérieur *(Plouïe)* ; **Hag alïes neuhe welen un dèn bennaket fistoulet ar mod-se** : Et alors

souvent je voyais une personne titubante comme ça *(Ar C'hastell-Ne)* ; **'Fistoul ar ludu ga'r biñchetes** : Remuer la cendre avec la pincette *(Poullaouen)*

**FISTOULER** [fis'tu:lər] : [***fistouler*** 1890] n.m. (pl. **-ien** [fistu'lɛrjən]) ; Personne remuante

✗ *syn.* : ***bervetenn, breskenner, bresser***

**Hezh so ur fistouler** : C'est une personne remuante *(Laz)*

**FLABOTER** [fla'bɔtər] : n.m. ; Papoteur / Moulin à paroles (cf. **BALBOTER**)

**Oh hezh so flaboter !** : Oh quel moulin à paroles ! *(Skrigneg)*

**FLABOTIÑ** [fla'bɔti] : [***flabotal*** 1992] vb. ; Papoter (cf. **BALBOTIÑ**)

**Dihan da flabotiñ ahe bremañ !** : Arrête de papoter là maintenant ! *(Skrigneg)* ; **Hezh a flabot ha houzh a flabot…** : Il papote et elle papote… *(Skrigneg)*

**FLAC'HAD** ['flahəd-t] : [***flac'hat*** 1716] n.f. (pl. **flac'hajou** [fla'hɑ:ʒu]) ; Gifle / Poignée (de) / Paume pleine (de)

**Gwellac'h é pé vé flac'hajou ?** : C'est mieux lorsqu'il y (en) a des paumes pleines ? *(Brennilis)* ; **An tad ree un tamm flac'had din beb ar mar(e)** : Le père me donnait une petite gifle de temps à autres *(An Uhelgoat)*

**FLAK** [flɑ.g-k] : [***flacq*** 1647] ad. ; Fade (sans goût)

**Ar pér zo flak un tamm hañ ! Flak é ar pér** : Les poires sont un peu fades hein ! Les poires sont fades *(Skrigneg)*

**FLAMM** [flɑ̃m] : [***flam*** 1050] ad. & n.m. (peut être antéposé) ; Flambant (neuf) / Éclatant (-e) (couleur) / Flambée

**Loned deus ar c'hàerrañ, lard, flamm ha flour ar blew war'nê** : Des bêtes parmi les plus belles, grasses, au poil éclatant, lisse et doux *(An Uhelgoat)*

- **Flamm-neve / Nevez-flamm** : Flambant neuf (-ve) ; **Ur botou flamm-neve en e dreid hag un tok leden war-horr(e)** : Les pieds dans une paire de chaussures flambant neuves et coiffé d'un large chapeau *(An Uhelgoat)* ; **Loued zo ur liw pass flamm, rous un tammig, loued é liw ar pezh zo louedet** : « Loued » est une couleur pas éclatante, légèrement brune, ce qui est moisi est de couleur grise *(Plouïe)* ; **Ur chupenn pann-voulous nevez-flamm** : Une veste de velours flambant neuve *(An Uhelgoat)*
- **Flamm-tan** : Flambée ; **Me wele ar merc'hed hag a voa o h(w)rïad ba korn ar c'houign ha ga'n tan : flamm-tan ba o siminal vras** : Je voyais les femmes qui cousaient au coin de l'âtre et le feu : une flambée dans leur grande cheminée *(Plonee)*

**FLANAÑ** ['flɑ̃:nə] : [***flanañ*** 1992] vb. ; Enjôler / Flagorner (cf. **TON**)

**Deut é da flanañ ahe** : Il est venu là flagorner *(Plouïe)* ; **Hezh so bet 'flanañ ahe !** : Il a été là, à flagorner ! *(Plouïe)*

**FLAÑCH / FLEÑCH** [flɑ̃jʃ] [flɛ̃jʃ] : [***flach*** 1931] coll. ; Petit carex de landes humides

**Fleñch é yeotenn Menez Are** : Le petit carex c'est l'herbe des Monts d'Arrée *(Plouïe)*

**FLANER** ['flɑ̃:nər] : [***flaner*** 1992] n.m. ; Flagorneur (cf. **LIBOUDENN(ER)**)

**Ya-ya-ya ! Ur flaner, ur liboudenner…** : Oui-oui-oui ! Un flagorneur, un hypocrite… *(Skrigneg)* ; **Ya, hezh so ur flaner** : Oui, c'est un flagorneur *(Skrigneg)* ; **Un tamm flaner, n'eus kim(ed) kaochou bran gantoñ, kaochou gollo** : Un petit flagorneur, il n'a que des paroles perfides, des paroles creuses *(Laz)*

**FLAPIÑ** ['flapi] : [***flapa*** 1927] vb. ; Baratiner / Battre (agité de mouvements répétés)

**Dihan da flapiñ 'ta !** : Arrête donc ton baratin ! *(Skrigneg)* ; **Ur rodell ree ken a oa hi sae 'flapiñ deus hi rewr** : Elle roulait des hanches si bien que sa robe battait contre son cul *(Skrigneg)*

**FLASTRAÑ / FLASSAÑ** ['flastr(ə)] ['flasa] : [***flastra*** 1659] vb. ; Écraser

**Ha visemp nin é flastrañ ar re-he ga hon doworn** : Et nous les écrasions de nos mains *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Petramed vïe flastr' ar grolou** : Ou-bien on écrasait les mottes *(Speied)* ; **Hègn 'n-im veuñfe ba'n dour ha flastrañ 'nê gou(de)-se ha môa tapet sur, oh ! 'Zhpenn kant oa** : Ils se noyaient dans l'eau et ensuite je les écrasais, j'avais sûrement attrapé, oh ! Plus de cent *(Laz)* ; **Me meus bet gwraet toud ar sêson-maïs, pugur ma flastret ur bes-troad, ga ur votenn-doull, pugur oa ken koéñvet-all ma bes-troad !** : J'ai fait toute la saison de maïs, puisque je m'étais écrasé un orteil, chaussé d'une botte trouée, puisque mon orteil était si enflé ! *(Lannedern)* ; **Ma bikè ur wenaienn ah(e), ma peus c'hoant, c'hwi flas(tr)e 'nèi un tamm ha frot ! Ha soupal(ed) dazhtu ar *piqûre* !** : Si une abeille piquait là, si tu veux, tu l'écrasais (le plantain) un peu et tu frottais ! Et ça calmait de suite la piqûre ! *(Laz)* ; **C'hwi a lake-hè war ho koûg doc'h ha c'hwi a larè, ma tàe ket founnus walc'h en-dro, neu'n c'hwi ree un tamm chech dèoñ war i benn ha heñw droiè neu'n ha valeè 'è neb flastr netra (e-)bed !** : Vous les mettiez sur votre cou (guides) et vous disiez, s'il ne revenait pas assez rapidement, alors vous lui faisiez une légère traction sur la tête et alors il tournait et marchait également sans rien écraser du tout ! *(Speied)*

**FLATER** ['flatər] : [***flater*** 1499] n.m. (pl. **-ien** [fla'tɛrjən]) ; Dénonciateur / Rapporteur

**Te zo ur flater ha vé 'tisklêriañ (a)ha(n)on !** : Tu es un rapporteur qui me dénonce ! *(Poullaouen)*

**FLECH** [flɛʃ] : [***flech*** 1992] n.f. (pl. **-ou** ['flɛʃu]) ; Flèche

**Damai ma torr(e)t ar flech ha-toud** : Tout à l'heure la flèche va être cassé et tout *(Kleden)* ; **Med tour an ilis, ar flech deus outi oa torret ha blame se tour Sant-Herbod debowe zo kare pegur ar penn-all zo bet kass kuit ga Gewr** : Mais la flèche du clocher de l'église fut cassée et c'est pour ça que le clocher de Saint-Herbot est carré puisque l'autre bout fut dégagé par Gewr *(Landelo)*

**FLECHENNIÑ** [fle'ʃɛnə] : vb. ; Commérer (cf. **KOMÊRAÑ**)

**Teir blac'h é flechenniñ** : Trois femmes en train de commérer *(Poullaouen)*

**FLEMM** [flɛm] : [***flem*** XVI^e^] n.m. ; Dard

**FLEMMAÑ** ['flɛmə] : [***flema*** 1659] vb. ; Piquer / Engrosser / Mettre enceinte (cf. **BRASESAÑ**)

**Flemmet é** : Elle s'est fait engrosser *(Plouïe)* ; **Flemmet oc'h bet (a)ssames** : Vous avez été enceintes en même temps *(Poullaouen)* ; **Ha flemmet é Janig adarre** : Et Jeannette de nouveau enceinte *(Poullaouen)* ; **Flemmet on bet pé oain kousked** : Je me suis fait piquer en dormant *(Plouïe)* ; **Flemmet ar vatezh ga'r mevel** : La bonne s'est faite engrosser par le domestique *(Kergloff)*

- **Flemmet é bet ga'n nàer vragou** : Elle a été piquée par la vipère de pantalon (mise enceinte) *(Kallag)*

**FLEÑCH** [flɛ̃jʃ] : [***flanch*** 1876] n.m. ; Incision / Déchirure / Vulve / Ouverture du vagin

**Deut é e dreid maes he fleñch** : Son pied est sorti de sa vulve (pour un veau par ex.) *(Plouïe)*

**FLEÑCHAÑ** ['flɛ̃jʃə] : [***flachaf*** 1530] vb. ; Broncher / Ciller

**Alïes pé vé harno (a-)benn gomañs ar gurun na fich na na fleñch nintra** : Souvent lorsqu'il y a de l'orage avant que ne commence le tonnerre plus rien ne remue ni ne bronche *(Plouïe)*

**FLEP / FLÈB** [flep] [flɛp] [flɛ.b] : [***fleb*** 1992] ad. ; Patraque / Flagada / Impuissant

**Aet oun flep...** : Je ne suis pas dans mon assiette *(Plouïe)* ; **Hezh so flèb** : Il est patraque *(Skrigneg)* ; **Flep i lost** : La queue (sexe) ramollie / Impuissant *(Poullaouen)* ; **E(rr)ou out flep ?** : Tu es flagada / Tu es impuissant ? *(Poullaouen)* ; **Pa vé flèb a vêr klañw wichou hañ !** : Quand on est patraque, on est parfois malade hein ! *(Skrigneg)* ; **Houm(añ) oa flèp ! An dra-he zo deut a-greis-toud !** : Elle était patraque ! C'est venu d'un coup ! *(Skrigneg)* ; **Me(d) gwich-all zigouee an dra-he ga'r merc'hed a vije 'neve hanet o bugel, vijent flèb !** : Mais autrefois ça arrivait aux femmes qui avaient nouvellement accouché de leur enfant, elles étaient faibles ! *(Skrigneg)* ; **Sete ma vije flep un tamm, pe skuizh oa moien daoñ o(be)r trankilloc'h, memes d'o(be)r un tamm kousk !** : Donc s'il était un peu patraque, ou bien fatigué, il pouvait faire tranquillement et même de faire une petite sieste ! *(Skrigneg)*

- **Mond flep ga'n amzer** : Souffrir du temps ; **'Benn (e)moc'h aet flep ga'n amzer, koueet an arnu war ho korr'** : Quand vous souffrez du temps, que vous êtes étouffé par la chaleur *(Laz)*

**FLÈPER** ['flɛpər] : [***flapper*** XVIII^e^] n.m. (pl. **-ien** [flɛ'pɛrjən]) ; Bavard / **FLÈPERES** [flɛ'pe:rəz-s] : [***flaperez*** 1977] n.f. (pl. **-ed** [flɛpe're:zəd-t]) ; Bavarde (cf. **FLABOTER** ; **PLAPER** ; **KLABOUSSER** ; **PIL-GINOU**)

**Ar re-he oa galouperésed, flèperésed !** : Ce sont des coureuses, des bavardes ! *(Kolloreg)*

**FLÊR / VLÊR** [(f/v)lɛ̀:r] : [***fler*** 1499] n.m. ; Puanteur / Relent (cf. **AFENN**)

**An aer a gass ar vlêr kuit !** : L'air chasse la mauvaise odeur ! *(Skrigneg)* ; **Ar re-he teue ur vlêr deuh an dra-he 'ha !** : Il s'en dégageait une puanteur ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Ay ! An dra-he zo ur vlêr, an dra-he é ar c'hwezh fall diwar ar go** : Aïe ! C'est d'une puanteur, c'est la mauvaise odeur provenant de la taupe *(Lokmarïa)*

**FLÊRIAÑ / VLÊRIAÑ** ['(f/v)lɛrjə] : [***flaeryaff*** 1499] vb. ; Puer

**Damai vlêrio (a)darr(e) !** : Tout à l'heure ça va encore puer ! *(An Uhelgoat)*

**FLÊRIUS** ['flɛrjəz-s] : [***flaerius*** 1521] ad. ; Puant (-e)

**(A-)benn oa tennet ar gwign maes, houzh oa flêrius !** : Avant même qu'il ait sorti la brioche, elle puait ! *(Plonee)*

**FLETENN** ['fletən] : [***fletenn*** 1890] n.f. (pl. **-ed** [fle'tɛnəd-t]) ; Bavard(e) (terme affectueux)

**FLEUR** [flœ:r] [flø:r] : [***fleur*** 1633] coll. (sing. **-enn** ['flœ:rən] ['flø:rən] / sing. pl. **-ennou** [flœ'rɛnu] [flø'rɛnu]) : Fleurs

**Ar reñ-he rent ket fleur !** : Ils ne faisaient pas de fleurs ! *(Skrigneg)* ; **Plij a ra dèi kuntuilh fleur** : Elle aime cueillir des fleurs *(Poullaouen)* ; **Ah ya ! Ha laket fleur barzh ha-toud !** : Ah oui ! Des fleurs disposées à l'intérieur et tout ! *(Ponvel)* ; **Deut é braw an amzer, komañset ar fleur da zond** : Le temps est devenu beau, les fleurs commencent à apparaître *(Plonee)* ; **Wichou 'h añw 'ta da sell deu(s) ma fleur !** : Parfois je vais donc voir mes fleurs ! *(Plourac'h)* ; **Ar fleur(e)nn vije a-peu-prè 'vel ginou ar wer(e)nn ahe gis-se** : La fleure était à-peu-près

comme l'ouverture du verre là comme ça *(Skrigneg)* ; **Melchen-ru vije laket 'vi(d) ar c'heseg ! Fleur ru ahe gisse, ya** : On mettait du trèfle rouge pour les chevaux ! Des fleurs rouges là comme ça, oui *(Skrigneg)* ; **An dra-he oa ur fleurenn, kajimant-sur, deus ar weenn-bin ha' zigore da lach hi greun** : C'était une fleure, très certainement, du pin qui s'ouvrait pour lâcher ses graines *(Skrigneg)* ; **N'eus kemed un' ken a vé fleur, war an heñi-all vé ket fleur !** : Il n'y en a qu'un qui a des fleurs, sur l'autre il n'y a pas de fleurs *(Plourac'h)* ; **Peliet ar harzh da lakad fleur** : Le taillis nettoyé pour y mettre des fleurs *(Poullaouen)* ; **Ha neu'n pé vise ar fleur 'tond ba'r spern-du ! Neu'n vise yin ! Petramed pé vise mouchet ar sent !** : Et alors lorsque les prunelliers devenaient en fleur ! Alors il faisait froid ! Ou-bien lorsqu'on voilait les saints ! *(Lokarn)* ; **Lod anê zo formet partoud deja, e(rr)i prest dé veañ ru goud(e) emaint maes hag ar re-all è beñ toujust (e)maint in fleur** : Certains d'entre eux sont déjà formés partout, presque rouges alors qu'ils sont dehors et les autres aussi ben c'est tout juste s'ils sont en fleurs *(Skrigneg)* ; **Dreñw ur voudenn-fleur** : Derrière un buisson de fleurs *(Poullaouen)* ; **Kar mo da zeskui un drailhér(e)s-lann doc'h ahe, bi zo fleur war'nê ba am(añ) gi-m(añ) ba'r machin 'nê** : Car j'aurai à vous montrer la broyeuse d'ajonc là, il y a des fleurs dessus ici-même dans la machine *(Speied)* ; **Lann zo, ma'hat feus bet gwel(et) bodennou zo chomet ahe his-s(e) pa vé fleur mer'n neuhe, med ar re-he vije troc'het yowankoc'h** : De l'ajonc c'est, tu as probablement vu des bosquets qui sont restés là quand ils sont alors jaunes en fleure, mais on les coupait plus jeunes *(Plourac'h)* ; **Ha vije tapet ar fleur hag a vïent laket ba'h ur torch tomm ! Hag an dra-he goude, ma'hat an aezhenn deusounte ree vad ma'hat d'i pruched** : On prenait les fleurs et on les mettait dans un torchon chaud ! Et ça après, leur émanation te faisait probablement du bien à la poitrine *(Skrigneg)*

- **In fleur** : En fleur ; **Bremañ (e)maint in fleur papred** : Maintenant ils sont tous en fleur *(Skrigneg)*
- **Ur fleurenn** : Une belle femme *(Plouïe)*

**FLEUR-BRAN** [flœ'brɑ̃ːn] : coll. ; Jacinthe des bois (cf. **POUR-BRAN**)

**FLEUR-RU** [flœr'ry.] : coll. ; Soucis (botanique)

**Fleur-ru ah(e) ha ar reñ-he vije mad ! Ar reñ-t(e) a oa fleur hag a teue partoud, ar reñ-h(e) oa aes da gaoud !** : Des soucis là et elles sont bonnes ! C'étaient des fleurs qui venaient partout, elles étaient faciles à trouver ! *(Skrigneg)*

**FLEURISSED** [flø'risəd-t] : [***fleurisset*** 1848] ad. ; Fleuri (-e)

**Ar re-gozh a lake ur saro brizh, oa distrouilh ! Oa fleurissed pe barrenned, mesked** : Les anciennes mettaient un sarrau marqueté, c'était pas salissant ! C'était fleuri ou rayé, mêlé *(Skrigneg)*

**FLIBENN** ['fliːbən] : [***flipen*** 1919] n.f. (pl. **-ow** [fli'bɛnɔw]) ; Tige longue et mince

**Ur flibenn** : Une tige longue et mince *(Kergrist)*

**FLIBUS** ['fliːbəz-s] : [***flibous*** 1932] ad. ; Bien liquide (pâte) / Mollasse (viande)

**Flibus é an toas** : La pâte (à crêpes) est bien liquide *(Plouïe)* ; **Flibus é ar c'hig ba enn(e) ! Amañ meus ket emm deusoutoñ blam d'an dra-he !** : Leur viande est mollasse ! Je n'en ai pas besoin à cause de ça *(Plonee)* ; **Flibus é ar c'hig blam zalc'h ket** : La viande est mollasse, car elle ne se tient pas *(Plonee)*

- **Bramm flibus** : Pet coulant *(Laz)*

**FLIK** [flik] : n.m. (pl. **-ed** ['flikəd-t]) ; Flic (cf. **BEG-E-DOK**)

**Set(u) oa gelvet ar fliked, re Gastellin** : On appela donc les flics, ceux de Chateaulin *(Kolloreg)* ; **Ar fliket ree tu daoñ da c'hoa(r)i deusoudon** : Les flics prenaient parti pour lui pour se jouer de moi *(An Uhelgoat)*

**FLIPAD** ['flipəd-t] : [***flipat*** 1700] n.m. (pl. **-ou** [fli'pɑːdu]) ; Petit coup (à boire)

✗ *syn.* : ***banne***

**Pedam ur berad-kafe, ur flipad** : Ou-bien une goutte de café, un petit coup *(Laz)*

**FLIPADENN** [fli'pɑːdən] : [***flipaden*** 1908] n.f. (pl. **-ou** [flipa'dɛnu]) ; Coup cinglant / Giclée (sex.) / Jet (de liquide) / Petit coup (à boire) / Petite goutte (de liquide)

**Rôet neus ur flipadenn dèi** : Il lui a foutu une giclée (sex.) *(Plouïe)* ; **Ya ! Vije c'hweet hag a teue ur flipadenn er-maes** : Oui ! On soufflait et le jet sortait *(Skrigneg)*

**FLIPENN** ['flipən] : [***flipen*** 1919] n.f. (pl. **-ou** [fli'pɛnu]) ; Languette / Lobe / Chute (de papier) / Mèche (de fouet)

**Tap ur flipenn war klipenn da har** : Prendre une mèche de fouet sur le devant de ta jambe *(Poullaouen)*

**FLISTRADENN** [flis't(r)ɑːdən] : [***flistradenn*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [flista'dɛnu]) ; Giclement / Jet

**FLISTRÉRES** [flis't(r)eːrəz-s] : [***flistreres dour*** 1879] n.f. ; Seringue

**Hemañ zo c'hoa(r)i ga ur flistéres, garg an dour barzh hag a flist anaoñ war i gamal(a)d !** : Il joue avec une seringue, il la charge de l'eau et asperge ses amis ! *(Skrigneg)* ; **Ar flistéres oa ur machin *genre* plastik a vije hag a oa 'vel un duellenn e-barzh hag ur machin da heurten ahe hag a fliste mo(d)-se** : La seringue, c'était une

machine genre en plastique et il y avait à l'intérieur comme un conduit et un machin pour pousser et ça giclait comme ça *(Skrigneg)*

**FLISTRIÑ** ['flist(r)i] : [***flistra*** 1732] vb. ; Asperger (d'eau) / Gicler

- Asperger (d'eau) ; **'Vel vé ar vugale c'hoa(r)i ga machinou da flistiñ dour ahe** : Comme sont les enfants qui jouent avec des machines là pour asperger de l'eau *(Skrigneg)* ; **Hemañ zo c'hoa(r)i ga ur flistéres, garg an dour barzh hag a flist anaoñ war i gamal(a)d !** : Il joue avec une seringue, il la charge de l'eau et asperge ses amis ! *(Skrigneg)*
- Gicler ; **Ahe (e)ma an dour 'flistiñ !** : Là l'eau est en train de gicler ! *(Skrigneg)*

**FLIW-FLAW / FLAW** [fliw-flaw] [flaw] : [***flaw*** 1876] ad. ; Sans-gêne / Qui parle à tort et à travers / Inconsistant (-e)

✗ *syn.* : ***diflaw, farbotenn***

**Ur plac'h fliw-flaw** : Une femme qui parle a tort et à travers n'importe quand, sans-gêne *(Plouïe)* ; **Hi zo flaw** : Elle est bébête (parle sans réfléchir) *(Poullaouen)* ; **Ur spered flaw** : Un esprit inconsistant *(Poullaouen)* ; **An den flaw-mañ ne sarr genou e-bed** : Ce sans-gêne ne la ferme jamais *(Rostrenn)* ; **Ur vowes flaw, beg-bras neu'n, brell un tamm** : Une femme inconsistante, nigaude alors, un peu écervelée *(Laz)*

**FLOTIÑ** ['flɔti] : [***flotaff*** 1499] vb. ; Couler à flots

**Pa weles dour 'flotiñ mo(d)-se, sell ! Ahe zo ur stivell-dour** : Lorsque tu vois de l'eau couler à flots comme ça, regarde ! Il y a là une rigole *(Skrigneg)*

**FLOUR / VLOUR** [flu:r] [vlu:r] : [***flour*** 1499] ad. ; Doux (-ce) / Lisse et doux (au toucher)

**Ar vilhores vlour** : La douce filleule *(Berrien)* ; **Loned deus ar c'hèrrañ, lard, flamm ha flour ar blew war'nê** : Des bêtes parmi les plus belles, grasses, au poil éclatant, lisse et doux *(An Uhelgoat)* ; **Beñ an dud vé 'h essañ beañ koant toud, houzoh walc'h ha vlour !** : Ben les gens essaient tous d'être beaux, vous savez bien, ainsi que lisses ! *(Skrigneg)* ; **Ya-ya ! Flour oa an troad, ma heñi-me zo un' kozh, n'ounn ket pe-geid so...** : Oui-oui ! Le manche était lisse, le mien c'est un vieux, je ne sais depuis quand... *(Plonee)*

- ➢ **Doworn flour** : Des mains douces, pleines ; **Hag ar re reent ket kalz a dra, ar re-he nije doworn flour** : Et ceux qui ne faisaient pas grand-chose avaient les mains douces *(Plouïe)* ; **Oa ket doworn ga'r merc'hed ken flour na ken fin (e)vel zo bremañ** : Les femmes n'avaient pas des mains si douces ni si fines qu'aujourd'hui *(Plouïe)*

**FLOURAÑ** ['flu:rə] : [***floura*** 1890] vb. ; Lisser

**Lec'h-all oa flouret mad partoud** : Ailleurs elle était bien lissée partout *(An Uhelgoat)*

**FLUSKADENN** [flys'kɑ:dən] : n.f. (pl. **-ou** [flyska'dɛnu]) ; fig. Déculottée (aux jeux) (cf. **DIHASTADENN**)

**Tapet neus ur fluskadenn** : Il a ramassé une déculottée (aux cartes) *(Plouïe)*

**FLUSKAÑ** ['flyskə] : [***floskañ*** 1992] vb. ; Faucher / Raser / Ravir / Mettre sur la paille

**Flusket é-heñw** : Il est fauché (comme les blés) / Il a tout perdu *(Plouïe)* ; **Flusket meus anaoñ** : Je l'ai mis sur la paille *(An Uhelgoat)* ; **Kaseg-Veurzh, houzh a fluske ar yeot ba'r parkeier ha ba'r prajeier** : Le vent d'est de Mars rasait l'herbe dans les champs et dans les prés *(Plouïe)*

- ➢ **Fluskañ *ub.* da *ub.*** : Ravir *qqn. à qqn.* : **Deus ur plac'h ha' vise frekañtiñ ur gwas ha teue un'-all da daped (a)nèi vise laret : flusket neus-hemañ (a)nèi daoñ** : D'une femme qui fréquentait un homme et un autre venait lui la prendre on disait : Il la lui a ravie sous le nez *(Plouïe)*

**FLUTACH / FUTACH** ['fytaʃ] : [***vlutach*** 1879] n.m. (pl. **-ou** [fy'taʃu]) ; Rejeton

**Sete oa kasset-hei kuit kad owen vïe digoueet futachou** : On la renvoya donc de peur qu'elle ait des rejetons *(Speied)*

**FLUTAÑ** ['flytə] : [***fluta*** 1927] vb. ; Mettre bas (cf. **HAL, TROIÑ**) / & vulg. Chier accroupi

**Flutet neus he chach bihen** : Elle a mis bas (chienne) *(Plouïe)* ; **Flutañ kicher, chach ha moc'h bihen** : Mettre bas des chatons, des chiots et des petits cochons *(Plouïe)* ; **Prest é ar ga(zh)es da flutañ 'darr(e) !** : La chatte est encore prête à mettre bas ! *(Plouïe)*

- ➢ **Flutañ ar ludou** : Raviver le feu (en soufflant les cendres) ; **« Flut' ar ludou », an dra-h(e) so c'hweo 'barzh** : « Raviver le feu », c'est souffler dedans *(Laz)*
- ➢ **Flutañ e arc'hant** : Gaspiller son argent ; **Flut e arc'hant, sklap(ad) 'nê kuit, sklap(ad) 'nê dreis(t) ho penn !** : Gaspiller son argent, le dilapider, le jeter par les fenêtres ! *(Laz)*
- ➢ **Mond da flutañ** : Aller chier accroupi (-e) ; **Pé vise 'hond da flut(añ), pé vise 'hond d'aseo** : Lorsqu'il allait chier accroupi, lorsqu'il était en train de s'asseoir *(Ponvel)* ; **Aet é da flutañ ! E(rr)o é isel an dour ga e batates** : Il est parti chier accroupi ! Il a le cigare au bout des lèvres *(Ponvel)*

**FOAR / VOAR** [fwɑ:r] [vwɑ:r] : [***foar*** 1499] n.f. (pl. **-iou** ['fwɑrju]) ; Foire

**Ar yow-se oa trist-trist ar foar hardi !** : Ce jeudi-là la foire était abominablement triste ! *(An Uhelgoat)* ; **'Benn 'h eer d'ar foar, vis(e) dow lon ba'r paner 'hond d'ar foar** : Quand on allait à la foire, le panier contenait deux bêtes

(poules) en allant à la foire *(Sant-Wazheg)* ; **(A-)benn arc'hoazh é daw sevel 'e (e)vid mond d'ar foar** : Il faut aussi se lever demain pour aller à la foire *(Plouïe)* ; **Med gwech-all vije diw foar, foar ar vis d'ar yow kentañ deus ar mis ha foar an dride yow da-houde** : Mais autrefois il y avait deux foires, la foire du mois le premier jeudi du mois et ensuite la foire du troisième jeudi *(An Uhelgaot)* ; **Be vo foar (a-)benn arc'hoazh ?** : Ce sera la foire demain ? *(Plouïe)* ; **Toud noaint c'hoant d'hond ba'r voar** : Tous voulaient aller à la foire *(Plouïe)* ; **Ha neu'n 'n-om ga(v)ent ba foariou ! O-diw oagn, foariou pass (e)vi(d) ar vigwale, med (e)vi(d) ar re-yowank** : Ils se retrouvaient alors dans des foires ! Ces deux-là étaient, des foires pas pour les enfants, mais pour les jeunes *(Kergloff)* ; **Amañ vije diw foar bep mis** : Il y avait ici deux foires chaque mois *(An Uhelgoat)* ; **Bremañ n'eus ket foariou kin** : Il n'y a maintenant plus de foire *(An Uhelgoat)* ; **An hini a'h a da foar Baod hep keverdiiñ zo sod !** : Celui qui va à la foire de Baud sans faire son marché est con ! *(Kergrist)* ; **Foar an de kentañ ar bla** : La foire du premier de l'an *(An Uhelgoat)* ; **Ar foar diveo deus ar bla** : La dernière foire de l'année *(An Uhelgoat)* ; **Setou an dud oa hond d'ar voar ga kirri ha ga beb sort mod, ga moc'h bihen ha beb sort** : Les gens allaient dont à la foire en charrettes et de toutes sortes de moyens, avec des pourceaux, de toutes sortes *(Plonee)* ; **Ur sakredïe foar oa in amzer gozh** : Il y avait une sacrée grande foire dans l'ancien temps *(Landelo)* ; **Goud(e)-se pa voa-hañw dimeet neuhe voa-hañw deut dé Gergloff neuhe dé gass amann d'ar foar** : Après ça quand il fut fiancé alors il alla à Kergloff pour vendre du beurre à la foire *(Plonee)* ; **Heñw oa 'hond d'ar voar da Boullaouen hag a oa ur bern traou gantoñ ba'h ar c'harr da werzh 'è** : Il allait à la foire de Poullaouen, sa charrette contenait aussi beaucoup de choses à vendre *(Skrigneg)* ; **Oh ! Ar vugwale n'eegn ket kalz d'ar voar, kar 'benn neu'n vïent ga'r skoul** : Oh ! Les enfants n'allaient pas beaucoup à la foire, car pour-lors ils étaient à l'école *(Kergloff)*

- **Foar an derou mad** : La foire des étrennes *(An Uhelgoat)*
- **Foar an Nec'h** : La Foire Haute ; **Toud noaint c'hoant d'hond da Vontroulez da Foar an Nec'h** : Ils avaient tous envie d'aller à Morlaix à la Foire Haute *(Plouïe)*
- **Foar gal(a)-gouañw** : La foire de la Toussaint ; **'Benn voar gal(a)-goañw vis(e) hadet 'n ed** : On semait le blé avant la foire de la Toussaint *(Kareis)* ; **Voar goal(a)-goañw zo e(rr)o tost am(añ) brem(añ) : An devezh kentañ mis-tu !** : La foire de la Toussaint se rapproche maintenant : Le premier jour du mois de novembre ! *(Kareis)*
- **Foar hanter 'r C'hoarais / Foar hanter-Goarais** : Foire de la mi-Carême ; **Diw foar vras oa ba Kareis, foar mis-du, an dow da vis-du ha neu'n heñi an drizeg da vis-meurzh, foar hanter 'r C'hoarais** : Il y avait deux grandes foires à Carhaix, la foire du mois de novembre, le deux novembre et alors celle du treize mars, la foire de mi-Carême *(Kergloff)* ; **Foar hanter-goarais d'an drizeg a vis meurzh** : La foire de la mi-carême le treize mars *(An Uhelgoat)*
- **Foar mis-du** : Foire du moi de novembre (à Carhaix) ; **Diw foar vras oa ba Kareis, foar mis-du, an dow da vis-du ha neu'n heñi an drizeg da vis-meurzh, foar hanter 'r C'hoarais** : Il y avait deux grandes foires à Carhaix, la foire du mois de novembre, le deux novembre et alors celle du treize mars, la foire de mi-Carême *(Kergloff)* ; **Foar mis-du neu'n oa foar ar c'herseg, kerseg 'n-om ga(v)e deus partoud ! Hag ur bern eubeulien bihen vis(e) gwerzhet** : La foire du mois de novembre était alors celle des chevaux, des chevaux se retrouvaient de partout ! Et on vendait énormément de petits poulains *(Kergloff)*
- **Foar-Nedeleg** : La foire de Noël ; **Houzh vije gwraet Foar-Nedeleg deusouti** : On l'appelait la foire de Noël *(An Uhelgoat)*
- **Foar Vre** : anc. Foire aux chevaux du Menez Bré ; **Da foar Vre** : À la foire aux chevaux du Menez Bré *(An Uhelgoat)*

**FOELTRAÑ / FOELTRIÑ / VOELTRAÑ** ['fwɛlt$^{r}$ə] ['fwɛlt$^{r}$i] ['vwɛltə] : [***foeltra*** 1659] vb. ; Défoncer / Crever (mourir)

**Ha 'hond da foeltriñ vije mod-all !** : Elle allait crever sinon ! *(Skrigneg)*

- **En-om foeltrañ éh ober *udb.*** : Se défoncer en faisant quelque chose ; **En-om foeltret neus é labourad** : Il s'est défoncé au travail *(Plouïe)*

**FOENN / VOENN** [fwɛn] [vwɛn] : [***foenn*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['fwɛnu] ['vwɛnu]) ; Foin / & Fenaison (cf. **MIS-AR-VOENNOU**)

**Tapet meus ur pekad foenn d'ar veuc'h** : J'ai pris un peu de foin pour la vache *(Plouïe)* ; **Go(ude)-se 'n-im jikourè 'cherr foenn c'hoazh 'è** : Ensuite ils s'entraidaient encore pour ramasser le foin également *(Speied)* ; **Goude vïe troc'het ar voenn** : Après qu'on eut coupé le foin *(Plouïe)* ; **Ar voenn zo en andennou** : Le foin est en andains *(Poullaouen)* ; **Ur sint da harpañ ar voenn** : Un étai pour soutenir le foin *(Poullaouen)* ; **Bresset é ar voenn ga'r saout** : Le foin est foulé par les vaches *(Plouïe)* ; **Matre'n vise dow pe dri devezh-arad-foenn** : Il y avait peut-être deux ou trois demi-hectares de foin *(Kleden)* ; **Ma zespugnè ar voenn re sec'h, vis(e)-heñw krak** : S'il ramassait le foin trop sec, il était desséché *(Kleden)* ; **Oh nann ! N'é ket possubl pegur préss ar voenn zo war'ha(no)mp** : Oh non ! Ce n'est pas possible, car on a le foin à faire d'urgence *(Plouïe)* ; **Ar merc'hed vïe é skuilh ar voenn ga'r vorc'h** : Les femmes épandaient le foin à la fourche *(Berrien)* ; **Ba-kreis ar voenn (e)momp** : Nous sommes en pleine fenaison *(Plouïe)* ; **Pé vise despugnet mad vise kras ar voenn** : Lorsqu'il était bien ramassé le foin était bien sec *(Plouïe)* ; **Moug é ar voenn** : Le foin est humide *(Plouïe)* ; **Neuhe ha vije kime despugn foenn fall-toud** : Il ne restait plus qu'à ramasser du foin complètement nul *(Plouïe)* ; **Ha goude-se ar merc'hed neuhe vïe é tidaol ar voenn ga'r vorc'h** : Et ensuite les femmes défaisaient alors le foin à la fourche *(Berrien)* ; **Sè ! Ar saout-kig vise ràet ar voenn mad dê da lardañ 'nê** : Tiens ! On donnait du bon foin aux vaches à viande pour les engraisser *(Ponvel)* ; **Vije ket liw foenn war'nê kin** : Ils n'avaient plus la couleur du foin *(Plouïe)* ; **Deus an hañw vis(e) traou-all, vis(e) ar falc'hadeg hag ar voenn hag an eost !** : L'été il y avait d'autres choses, il y avait le fauchage, la fenaison et la moisson ! *(Lannedern)* ; **Heñ oa à trec'hiñ voenn ba'h ar prad d'an traoñ ahe ha oar aet da lar(e)d daoñ** : Il coupait du foin dans le pré là en bas et on alla lui dire *(Skrigneg)* ; **Ha mod-all vïe kim(ed) bouteier-koat ! Ha lod vïe digass(et) 'è foenn dê ha plous da laken barzh** : Il n'y avait sinon que des sabots de bois ! Et certains leur apportaient aussi du foin et de la paille pour mettre dedans *(Plonee)* ; **Kalz neubeutoc'h**

**magadurezh oa ba'r voenn bet despugnet fall (e)vid foenn despugnet mad** : Le foin mal ramassé avait beaucoup moins de valeur que le foin bien ramassé *(Plouïe)* ; **D'ar mare-se vise tennet ar voenn ga'n dorn deus ar bern ha vise laket ur c'hlwijenn barzh** : À cette époque-là on tirait le foin à la main du tas et on y mettait une ridelle *(Plouïe)* ; **Pé vise troc'het ar voenn ga'r falc'h vise klasset ga'r sklujer un ekip da droc'had ar voenn pad dow de** : Lorsqu'on coupait le foin à la faux l'éclusier cherchait une équipe pour couper le foin pendant deux jours *(Kleden)* ; **Ha pé vise despunet fall ar voenn zebent mi-oc'h-mioc'h plous (e)vid foenn, surtoud ar c'heseg** : Et lorsqu'on ramassait mal le foin ils mangeaient de plus en plus de paille, surtout les chevaux *(Plouïe)* ; **Ba'r rastell vise laket foenn** : On mettait le foin dans le râtelier *(Plouïe)* ; **Gwelloc'h gavant debiñ plous yac'h (e)vid debiñ foenn fall** : Ils préfèrent manger de la paille saine plutôt que de manger du mauvais foin *(Plouïe)* ; **Na zispak ket ar plous (e)vel ar voenn** : La paille ne s'étale pas comme le foin *(Plouïe)* ; **Ur wrac'hell foenn** : Un tas de foin *(Kergrist)* ; **Rodellet vise ar voenn digentañ ha vise tapet neu'n ga'r vorc'h ha vise gwraet ar gargad neu'n** : On enroulait d'abord le foin, on le prenait avec la fourche et on faisait alors le chargement *(Berrien)* ; **Oh, alïessoc'h vise gwraet un dastum-foenn, pe plous, (e)vid chikour an hini vise devet an traou-se daoñ** : Oh, on faisait plus souvent une collecte de foin, ou de paille, pour aider celui dont tout avait brûlé *(Plouïe)* ; **Ba'r prad o fichañ foenn** : Dans le pré à arranger le foin *(An Uhelgoat)* ; **Choukennou-foenn gante war o botou** : Des panoufles de foin sur leurs chaussures *(An Uhelgoat)* ; **Damaig me ziglounko 'han(ou)t ! Me (e)ma ma voenn da zespugn ! (E)ma ket ar momed dit dond da ganañ amañ hi-mañ !** : Tout à l'heure je vais vous passer l'envie de coasser ! J'ai mon foin à ramasser ! Ce n'est pas le moment de venir coasser ici ! *(Skrigneg)* ; **Andenniñ pe despugn ar voenn deus an dow du, hirente ar vrec'h hag ar rastell** : Mettre en andains ou ramasser le foin des deux côtés, de la longueur du bras et du râteau *(Poullaouen)* ; **Kad owen da vi beuet mesk ar voenn** : De peur d'être enfouis sous le foin *(Poullaouen)* ; **Me vije stad en ennon pé vije küet an alc'ho, pudur teue da ma c'haoud d'ar yêr ha ni bassee an noñs ba'h ar bern-foenn !** : Je me réjouissais lorsque les clefs étaient cachées, puisqu'il venait me rejoindre à la maison et nous passions la nuit dans le tas de foin ! *(Skrigneg)* ; **Ma vis(e) gwraet ga'r vorc'h, vis(e) daw lak(ad) ar voenn, despun (a)naoñ ga'r rastell, andenn(iñ) (a)naoñ ha 'h o(be)r berniou pé vis(e) sec'h** : Si on faisait à la fourche, on devait mettre le foin, le ramasser au râteau, le faire en andains et faire des tas lorsqu'il était sec *(Kleden)*

- **Despugnet an heol ba'r bernien foenn** : Le soleil est ramassé dans les tas de foin (pour le foin mis en tas avant la pluie) *(Plouïe)*
- **Falc'h (troc'hañ-foenn / dé droc'hañ foenn)** : Faux à foin ; **An dra-he zo ur falc'h troc'hañ-foenn** : C'est une faux à foin (dâille) *(Berrien)* ; **Ar valc'h dé droc'h(añ) foenn vise dorn(et), ya** : On battait la faux à foin, oui *(Kleden)*
- **Foenn-prad** : (du) Foin de prairie naturelle ; **Med seulamant 'benn vis(e) e(rr)o ar goañw, ar voenn-prad oa ket mad ! Neu'n hezh oa ket kalz magadurezh barzh, ar brenn oa treut** : Mais seulement avant que l'hiver n'arrive, le foin de prairie n'était pas bon ! Il n'avait pas beaucoup de valeur nutritive, le son était maigre *(Ponvel)*
- **Heñ dal ket 'leizh e vragou foenn brein 'nèoñ !** : Il ne vaut pas son pantalon rempli de foin pourri (c-à-d. il ne vaut pas grand-chose) *(Laz)*
- **Taped an heol ba-kreis ar foenn** : Ramasser le foin lorsqu'il est bien sec (m.-à-m. prendre le soleil dans le centre du foin) ; **Pa vïe dispunet ar foenn 'barzh vïe bet küet an heol vïe lar(e)t : « Tap a reh an heol ba i greis ! » 'Barzh ma vis(e) echüet chærr 'nèoñ** : Lorsqu'on ramassait le foin avant que le soleil ne fut caché, on disait : « Vous prenez le soleil dans son centre ! » Avant qu'on eut fini de le ramasser *(Speied)*
- **Troc'héres-foenn** : Faucheuse de foin ; **Ba'n amzer gozh vis(e) troc'het toud ga'r falc'h, med goud(e)-se oa deuet an droc'héres, 'n droc'héres-foenn ha troc'h(añ) ed vise gwraet gati 'è ha vis(e) lak(et) dow jô deus an droc'héres hag ga'r leñwn neu'n** : Dans l'ancien temps on coupait tout à la faux, mais ensuite la faucheuse est apparue, la faucheuse de foin et on l'utilisait aussi pour couper le blé, on mettait deux chevaux à la faucheuse et alors avec la lame *(Kleden)*
- **Un devezh troc'hañ-voenn** : Une journée de fenaison (grands travaux) ; **As(e) vise gwraet devejou troc'hañ-voenn** : Là on faisait des journées de fenaison *(Karais)*

**FOENN-BRON** [fwɛn'brɔ̃:n] : coll. ; Du foin contenant du jonc (mauvais foin)

**Foenn-bron, oa ket foenn mad, foenn-yeot oa an tamm mat gwelloc'h** : Du foin contenant du jonc, ce n'était pas du bon foin, le foin d'herbe était bien meilleur *(Plouïe)*

**FOENN-MELCHON** [fwɛn'mɛlʃən] : coll. ; (du) Foin mélangé à du trèfle (pour les chevaux)

**D'ar c'herseg vise ràet ar foenn-melchon dê ha pil-lann !** : On donnait aux chevaux le foin mélangé à du trèfle et de l'ajonc fourrager ! *(Speied)*

**FOEÑW** [fwɛ̃w] : [***foüanü*** 1732] ad. ; Poussif (-ve)

**Un tamm ton foeñw-foeñw ahe** : Un petit air un peu poussif là *(Laz)*

**FOERELL** ['fwe:rəl] ['fwɛrl] : [***foerell*** 1499] n.f. ; Diarrhée / Colique

**Ar foerell zo ganin** : J'ai la diarrhée *(Kergrist)* ; **Me meus tapet ar foerell** : J'ai attrapé la diarrhée *(Plouïe)* ; **Ar liw deus ho peg lara (e)ma ar foerell ganac'h pe neve bet !** : Ton teint indique que tu as la diarrhée ou que tu l'as eue récemment ! *(Kergrist)* ; **Med ar pezh oa digoueet gatoñ : Neus tapet-heñw ur foerell ! Pad ur su'n é bet-heñw ga'r foerell** : Mais ce qui lui arriva : il attrapa la diarrhée ! Il eut la diarrhée pendant une semaine *(Kleden)* ; **Seto Louï na kompren(e)t ha na gwraet e rimodell war hi his ha na parêt ar re-yowank, troc'het ar foerell** : Donc Louis comprit et avait fait sa comptine après et avait guéri les jeunes, coupé la diarrhée *(Kleden)*

- **Hezh so un dèn ha neus ket owen brammad 'nèoñ 'benn (e)ma 'r foerell gatoñ !** : C'est quelqu'un qui n'a pas peur de péter quand il a la chiasse ! (ce dit de *qqn.* de hardi) *(Laz)*

**FOLL / VOLL** [fɔl] [vɔl] : [***foll*** 1499] ad. ; Fou, folle

**Ha p'emañ dàet ar c'horv maes zo savet avel, med avel voll !! Ken noa béc'h an dud da chom en o sa ba'r vered kozh** : Et lorsque le corps sortit le vent se leva, mais un vent fou !! Tant et si bien que les gens avaient des difficultés à rester debout dans le vieux cimetière *(Kergrist)* ; **Oa ket bet (ne)med a(v)el voll het-ha-hed (e)vel un ouragañ** : Il n'y avait que tempête tout le long comme un ouragan *(Kergrist)*

**FOLL(AÑ/O) / VOLL(AÑ/O)** ['fɔl(ə/o)] ['vɔl(ə/o)] : [***follaff*** 1499] vb. ; Devenir fou (folle) (cf. **TROLOBIO**)

**Prest oè-hi da vollo ga'n displijedur** : Elle était prête à devenir folle de contrariété *(Kergrist)*

**FONDÊSON** [fɔ̃n'dɛːz(ən)] : [***fondæson*** 1633] n.f. (pl. **-ou** [fɔ̃ndɛ'zɔ̃ːnu]) ; Fondement (d'un édifice)

**Ba dow de mat, ar fondês' vis(e) daw ob(e)r 'nèi a-raog** : En deux bons jours, il fallait faire le fondement (de la maison) avant *(Lokarn)*

**FOÑS** [fɔ̃s] : [***foncc*** 1464] n.m. ; Fond / Plante (du pied)

**Ba foñs ur souch kozh ahe (e)mon !** : Je suis là dans le fond d'une vieille souche *(Ar Fouillez)* ; **Ha me an dorn klei war o c'holierou, an dorn dïou foñs o bragou ha dao-ha-dao !** : Je les chopai par le colbac de la main gauche, la main droite par le fond du pantalon, et oust ! *(Ar Fouillez)* ; **An arc'hant o trousellañ ba foñs ma godellou** : L'argent qui tintinnabule dans le fond de mes poches *(Skrigneg)* ; **Ha na touchet e foñs e droad** : Et il avait touché la plante de son pied *(Skrigneg)* ; **An Amerikaned oa passeet dre ene, oa ba foñs ur feurm** : Les Américains étaient passés par là c'était au fond d'une ferme *(Skrigneg)* ; **Heñ neus ket ur gwenneg-toull barzh foñs e hodellou** : Il n'a pas un radis en poche *(Skrigneg)* ; **Me(d) an dra-he, meus joñj, ka(s)i-sur oa pri ba'r foñs, sete an dour n'ee ket kuit !** : Mais ça, je me rappelle, c'était quasiment certain qu'il y avait de la boue dans le fond, donc l'eau ne partait pas ! *(Brennilis)* ; **A-blassou memes vijent laket, pé vije rôe(t) o laezh dê, vijent laket ba(r)zh foñs ar press !** : Même par endroits on les mettait, lorsqu'on leur avait donné leur lait, on les mettait dans le fond de l'armoire ! *(Skrigneg)* ; **An tam(ou)es, an heñi finnañ-toud v(o)a, an heñi bihannañ gan ar foñs toullou spilhenn, nitra kin, hezh v(o)a (e)vid tamouesañ pé vije gwraet youd-arsiled !** : Le tamis, c'était le plus fin de tous, le plus petit avec le fond en trous d'épingle, que dalle, c'était pour tamiser lorsqu'on faisait de la bouillie d'avoine ! *(Pleiben)* ; **Oa ket aet (ne)med hanter-hent ha oa chomet kousket ba'r voñs, na ket gallet mond da drec'hiñ ar brug** : Il n'avait fait que la mi-chemin qu'il resta dormir dans le fossé, il n'avait pu aller couper la bruyère *(Skrigneg)* ; **Metramant pa chome un tamm barzh foñs ar werenn, me meus bet gwel(e)t ma zad taped 'naoñ : Plouff ! Hag a chete dindan an daol !** : Ou-bien s'il restait un peu dans le fond du verre, j'ai vu mon père le prendre : Plouff ! Et il jetait sous la table ! *(Skrigneg)*

➢ **Ba'r foñs** : Au fond (& fig.) ; **Ba'r foñs, memes-tra é !** : Au fond, c'est la même chose ! *(Speied)*

**FONTAÑ** ['fɔ̃ntə] : [p.p. ***fontet*** 1700] vb. ; (s') Enliser

✗ *syn.* : ***sac'hañ***

**An dour zo bet diminü(e)t, n'eus ket prajou kin hag a chom ar saout fontet barzh-enne...** : L'eau a été diminuée, il n'y a plus de pré dans lesquels les vaches restent enlisées... *(Kareis)* ; **Ha me oa mevel ba ur plass ha' oa ur bern prajou ! Ha ma vis(e) lak(et) ar loned barzh-enne, nïegn bet fontet toud barzh-enne** : Et j'étais commis dans un domaine comprenant énormément de prairies ! Et si on y avait mis les bêtes, elles s'y seraient toutes enlisées *(Kareis)*

**FORC'H / VORC'H** [fɔrx-h] [fɔ̀rx-h] [fɔːh] [vɔːx-h] : [***forch*** 1499] n.f. (pl. **ferier** ['fɛ̀rjər] ['fɛ̀rɟɛr]) ; Fourche

**Troad ar vorc'h** : Le manche de la fourche *(Plouïe)* ; **Ur vorc'h da skuilhañ teil** : Une fourche pour épandre le fumier *(An Uhelgoat)* ; **Ur vorc'h dow vis** : Une fourche à deux dents *(Poullaouen)* ; **Ha goude-se ar merc'hed neuhe vïe é tidaol ar voenn ga'r vorc'h** : Et ensuite les femmes défaisaient alors le foin à la fourche *(Berrien)* ; **Beñ neuhe oan ga'r re-all oa deut ga ferier** : Ben alors les autres étaient venus munis de fourches *(Plouïe)* ; **Ah nondidïe, me dape ur vorc'h ha la'o (a)nê toud neuhe** : Ah nom de Dieu, je pris une fourche et alors je les tuai tous *(Plouïe)* ; **Ar merc'hed vïe é skuilh ar voenn ga'r vorc'h** : Les femmes épandaient le foin à la fourche *(Berrien)* ; **Heñw na sa(v)et ar vorc'h** : Il leva la fourche *(Plonee)* ; **Rodellet vise ar voenn digentañ ha vise tapet neu'n ga'r vorc'h ha vise gwraet ar gargad neu'n** : On enroulait d'abord le foin, on le prenait avec la fourche et on faisait alors le chargement *(Berrien)* ; **Goud(e)-se vije gwraet toud an dra-he ga'r vorc'h deus an trakteur** : Ensuite on faisait tout ça avec la fourche du tracteur *(Skrigneg)* ; **Ba'r gomañsamant vise gwraet ga'r vorc'h, pigur vis(e) ket keme(nt)-s(e) voenn** : Au commencement on faisait à la fourche, puisqu'il n'y avait pas tant que ça de foin *(Kleden)* ; **Seto ah(e) vis(e) ket direst(et) ga'r vorc'h kin, vis(e) gwraet deuzhtu ga'r fichéres hag ar rastelléres** : Donc là on ne fanait plus à la fourche, on faisait de suite à la faneuse et à la râteleuse *(Kleden)*

**FORC'HAD / VORC'HAD** ['fɔrxəd-t] ['vɔrxəd-t] : [***forc'had*** 1927] n.f. (pl. **-ou** [fɔr'xɑːdu]) ; Fourchée (de)

**Vé ket gwraet kern bras forc'had 'benn-neuhe** : On ne faisait pour-lors pas une fourchée aussi grande *(Laz)* ; **Me(d) pugur gou(de)-se renkeh lañsañ ar forc'had-melchon c'hoazh, sete gou(de) yee un tamm bihen 'dreñw ha sete heñw gouee be-vech !** : Mais puisque ensuite vous deviez encore lancer la fourchée de trèfle, donc après elle allait un peu en arrière et donc il tombait à chaque fois ! *(Plonee)* ; **Jetèh ur vorc'had pe diw dê ba'r ras(t)ell hag 'h eeh dé gass 'nê maes war-lerc'h ha jomè toud an treuj(ou) ba'r machin, zebègn ket (a)naoñ ar mo(d)-s(e) (a)nê !** : Vous leur jetiez une fourchée ou deux dans le râtelier et vous alliez les envoyer dehors ensuite et toutes les tiges restaient dans la machine, elles n'en mangeaient pas ainsi ! *(Kleden)* ; **Vise laket persou ha vïe lak(e)t un tamm plous ba beb penn ha neu'n penn-ar-benn ba-dreñw ahe gis-se, ur forc'h(a)d-plous,**

**pugur vïe ket lasset 'nèoñ** : On mettait des poteaux et un peu de paille dans chaque bout et bout sur bout derrière comme ça, une fourchée de paille, puisqu'on ne la lassait pas *(Speied)* ; **Ha oa ar c'harr-melchon ahe, deus 'n-istribil un tamm bihen ha heñw tap ar forc'h, plant ur forc'had-melchon hag un'-all... Ha oa ket gouest da lak anèi war i skoar se ! Pugur heñw gouee war i rèr !** : Et la charrette à trèfle là, légèrement renversée et lui de prendre la fourche, de planter une fourchée de trèfle et une autre... Et il n'était pas capable de la mettre sur son épaule ! Puisque il tombait sur le cul ! *(Plonee)*

**FORJAÑ** ['fɔrʒə] : [***forgaff*** 1499] vb. ; Forger / (se) Roder

**Sell neuhen oar müoc'h forjet warni, (e)vel vé laret heñ** : Donc alors on est plus rodé (habitué à *qqchose*), comme on dit *(Plourac'h)*

**FORM** [fɔrm] : [***form*** 1633] n.f. (pl. **-ou** ['fɔrmu]) ; Forme

**Ar stankéres-gwad, ur blantenn gwer é, hir vé 'vel form d'un teod ahe gis-se !** : Le plantain lancéolé, c'est une plante verte, elle est longue comme la forme d'une langue là ! *(Skrigneg)* ; **Pugur ar c'hloc'h v(o)a, eh beñ justamant, memes form (e)vel ur c'hloc'h 'e hag pezh é riske an tan** : Puisque la cloche était, eh ben justement, de la même forme qu'une cloche et ce qu'il y a, le feu glissait *(Pleiben)* ; **Ga da zorn a zizoures anê mod-se ha goude neuhe, da zispenn anê un tamm, da reiñ o form dê ha goude neuhe feriñ 'nê raog vijent re sec'h !** : Tu les égouttais ainsi à la main et alors après, pour les défaire un peu, pour leur donner leur forme et alors ensuite les repasser avant qu'ils n'eussent séché *(Skrigneg)*

- **Form *udb.*** : En forme de *qqchose* / La forme de *qqchose* ; **Wechou nis(e)-heñw form ur c'harr** : Il avait parfois la forme d'une charrette *(Kareis)* ; **Ga ur min-afel, an dra-s(e) oa a-peu-prè ba'r form-houzh sè !** : Avec une pierre à faux, c'était à-peu-près de sa forme, tiens ! *(Karais)* ; ***La Grande Ourse*** **é ar Gastelodenn ma peus c'hoant, pigur zo un', diw, teir, pider ha teir steredenn form ur gastelodenn** : La Grande Ourse c'est la Casserole si tu veux, puisque il y a une, deux, trois, quatre et cinq étoiles en forme de casserole *(Kleden)* ; **Ha goulskoude é drol lar vé gwel(e)t-hi 'vel (e)ma'i 'è : Rond hag evel form tud barzh-enni** : Et pourtant c'est étrange qu'on la voit comme elle est : Ronde avec des formes de gens à l'intérieur (la lune) *(Kareis)*
- **Kemer ar form** : Prendre la forme ; **Sete neuhe goude hi gemere ar form** : Donc alors après elle prenait la forme *(Skrigneg)*
- **Ober ur form un dèn** : Confectionner une forme humaine (épouvantail) ; **Hezh na gwraet ur form un dèn, bouret ur bragou ha' ur chupenn hag un tok, toud ar voutik** : Et il avait confectionné une forme humaine, bourré un pantalon et une veste et un chapeau, tout le bazar *(Plonee)*

**FORMAÑ** ['fɔrmə] : [***formein*** 1723] vb. ; Former

**Sete oan formet, chomet ba'r gêr da labourad, da chikour ober 'r labour** : J'étais donc formé, resté travailler à la maison, pour aider à faire le travail *(Brennilis)* ; **Lod anê zo formet partoud deja, e(rr)i prest dé veañ ru goud(e) emaint maes hag ar re-all è beñ toujust (e)maint in fleur** : Certains d'entre eux sont déjà formés partout, presque rouges alors qu'ils sont dehors et les autres aussi ben c'est tout juste s'ils sont en fleurs *(Skrigneg)* ; **Toud an dud ree da zenañ hag an hi(ni) ree ket, neuhe vije ur voutailh hag a vije formet un dra mennaket daoñ da chechañ war'nèi** : Tout le monde donnait la tétée et celle qui ne le faisait pas, il y avait alors une bouteille et on lui formait quelque chose pour qu'il puisse boire à la bouteille *(Skrigneg)*

**FORN / VORN** [(f/v)ɔrn] : [vx. br. ***forn***] n.f. (pl. **-iou** ['(f/v)ɔrnju] **vernier** ['vɛrnjər]) ; Four

**Kê d'ar gujun 'ta d'alumiñ ar vorn !** : Va donc dans la cuisine allumer le four ! *(Skrigneg)* ; **Lamp ba'r forn ahe gavo ket (a)han(o)h !** : Saute dans le four il ne te trouvera pas là ! *(Landelo)* ; **Bremañ 'h an da c'hweo an tan ba'r forn** : Je vais maintenant allumer le feu dans le four *(Landelo)* ; **Hag a vise goret ar vorn da roiñ bara d'ar re-he** : Et on chauffait le four pour leur donner du pain *(Plonee)* ; **Ha Yann (é) tigor e or war e forn** : Et Yann d'ouvrir la porte de son four *(Landelo)* ; **Heñw tigor or e forn** : Il ouvre la porte de son four *(Landelo)* ; **Sete oa klas(ke)t un neubeud mein ha oa gwraet ur forn ! Ha lak(et) an tan ba'r forn !** : Ils cherchèrent donc quelques pierres et le four fut fait ! Ils mirent le feu dans le four ! *(Plonee)* ; **Yann dre-drañw, dre war-horre ar vorn, dizolo ar vorn, tenn ur men kuit ha làerezh ar gwign** : Yann par l'arrière, par le dessus du four, découvre le four, enlève une pierre et vole la brioche *(Plonee)* ; **Ya, mond a ree da joukour 'naoñ wechou d(a) denn ar bar(a) maes ar vorn** : Oui, il allait parfois l'aider à sortir le pain du four *(Skrigneg)* ; **An dra-he vis(e) war-lerc'h 'bénn oa bet gwraet forniou bihen** : Ça se faisait après quand les petits fours étaient faits *(Sant-Wazheg)* ; **Deus ar goloenn vïe laket ba'r vorn** : Du paneton on mettait au four *(Lokmarïa)* ; **(A-)benn-neuhe oa mad da lakad ba'r vorn** : Pour-lors c'était bon à mettre au four *(Lokmarïa)* ; **Un taol skub d'ar forn ga'r liboudenn** : Un coup de balai au four avec la chiffe *(Poullaouen)* ; **Boñ vïe grilhet kafe ha bar(a) goude, voar bet forchet d'o(be)r forniou ba kement kêr toud ! Memes pep-heñi na e forn !** : Bon après on grillait le café et le pain, on fut forcé de construire des fours dans tous les hameaux ! Chacun avait même son four ! *(Plonee)* ; **Ya, goûd a rañw a oa ur model-all heb vorn** : Oui, je sais qu'il y avait un modèle sans four *(Berrien)* ; **Ah ya, fars gwraet ba'r vorn ga koat gis-se zo mad heñ !** : Ah oui, du far fait au four à bois comme ça c'est bon hein ! *(Berrien)* ; **Benn vise laket ar c'herc'h ba'r vorn, ar vorn vise tommet mat heñ !** : Avant qu'on ne mette l'avoine dans le four, le four était bien chauffé hein ! *(Ponvel)* ; **Med ar bar(a) vise poahet ba'r gêr, ba-lec'h oa ur vorn hag ar feurmiou mad, ar re-he na ur vorn a-peu-prè toud, a-wichou vise ur vorn (e)tre dow 'è** : Mais on cuisait le pain à la maison, là où il y avait un four et les bonnes fermes avaient à-peu-près toutes un four, il y avait aussi parfois un four entre deux *(Ponvel)* ; **Ba kêr am(añ) oa ket forn bras (e-)bed, med ba ene oa un' vras** : Ici, au village, il n'y avait aucun grand four, mais là-bas il y en avait un grand *(Sant-Wazheg)* ; **'Benn vis(e) tomm(e)t ar forn vis(e) laket bar(a)-bihen barzh da gomañs** : Quand il était chauffé au four on y mettait des petits pains pour commencer *(Sant-Wazheg)* ; **Med 'benn oa gwraet ar forniou bihen, 'benn-neu'n oa deut ar bresel !** : Mais quand on avait fait les petits fours, pour-lors la guerre était venue ! *(Sant-Wazheg)* ; **Goude neuhe, pa oa komañset d'o(be)r vernier, vije sa(ve)t ur vorn ha neuhe 'h ee an dud**

**d'ar vorn da boahad ga o zoas** : Alors après, lorsqu'on commença à faire des fours, on fabriquait un four et alors les gens allaient cuire leur pâte au four *(Skrigneg)* ; **Ar puñs oa da kêr hag ar forn oa da kêr, ba kem(e)nt kêr toud oa ur forn ha neu'n ur puñs, set(e) na droad toud an dud ba enni** : Le puits était communal et le four était communal, dans quelque village que ce soit il y avait un four et alors un puits, tout le monde y avait donc accès *(Speied)*

- **Forn-ra(w)** : Four en chaux ; **Ur vorn-ra(w) na bet trôet c'hoazh a-raog ar vresel hag un tamm bihen goude memes** : Un four en chaux avait encore tourné avant la guerre et même un petit peu après *(Skrigneg)*
- **Gwelloc'h madou (he)leizh an dorn / (E)vid madou (he)leizh ar vorn** : Il vaut mieux des biens plein la main / Que des biens plein le four (c-à-d. Il vaut mieux partager que de tout garder pour soi) *(Plouïe)*
- **Lost ar vorn** : (le) Fond du four ; **Benn chechañ an dorzh deuh a lost ar vorn, a-wichou pise brêet 'nèi** : Avant de tirer la tourte du fond du four, parfois tu l'avais défoncée *(Ponvel)*
- **Pal-vorn** : Pelle à pain (à enfourner) ; **Ur bal, ya añfeñ ur bal-koat, ar bal-vorn vïe laret** : Un pelle, oui enfin un pelle en bois, on disait une pelle à pain *(Lokmarïa)*

**FORNAD / VORNAD** ['fɔrnəd-t] ['vɔrnəd-t] : [***fornat*** 1659] n.f. ; Fournée (de)

**Goude-se oa laret dèoñ oa gwraet ur vornad, laket ar gwign ba'r c'hreis, kreis ar vorn** : Ensuite on lui dit qu'on faisait une fournée, la brioche mise au milieu, au milieu du four *(Plonee)* ; **Ha vïe poeiet, vïe gwraet ar fornad, ar fornad-bar(a), sete vïe gwraet 'vi(d) ur si(zhu)n toud** : Et c'était cuit, on faisait une fournée, une fournée de pain, on faisait donc pour toute une semaine *(Plonee)*

**FORSAÑ** ['fɔrsə] : vb. ; Forcer

✗ *syn.* : ***forzañ***

**An hi(ni) vise kalz moc'h gantoñ oa forset da boahad ha da gaoud mignoc'h mouded !** : Celui qui possédait beaucoup de cochons étaient forcés de cuire (leur nourriture) et d'avoir plus de tourbe ! *(Brennilis)*

- **Forset mad** : Forcément ; **Me meus ket bet evet gwech e-bed ! Evañ reen, forset mad even 'vel ar re-ell, med james on bet derañjet ga'r boesson** : Je n'ai jamais bu ! Je buvais, forcément je buvais comme les autres, mais jamais je n'ai été dérangé par l'alcool *(Lokarn)*

**FORTUN** ['fɔrtyn] : [***fortun*** 1499] n.f. (pl. **-iou** [fɔr'ty:nju]) ; Fortune

**Heñ na gwraet kemend-all ar voar, kemend-all traou divalo, na dispignet toud e arc'hant ha toud e fortun !** : Il avait tellement fait la foire, tant de vilaines choses, il avait dilapidé tout son argent et toute sa fortune ! *(Lokered)*

- **Be ga'r fortun** : Avoir la chance qui vous sourit ; **Ga'r fortun oa-hi** : La chance lui souriait *(Landelo)*

**FORTUNIAÑ** [fɔr'tyɲə] : [***fortunia*** 1836] vb. ; Faire fortune / Se caser (se marier)

**Me zo 'hond da fortuniañ 'benn ur penna(d)ig amañ hi-mañ ha bremañ te zo komañs o(be)r re-vihen ! Ur vezh é !** : Moi je vais me caser d'ici peu et maintenant toi tu commences à faire des petits ! C'est une honte ! *(Skrigneg)*

**FORZ / VORZ** [fɔrz-s] [vɔrz-s] : [***forz*** 1499] ad. ; Foutre / Fiche / antép. Beaucoup de / **FORZIG / FORJIG** ['fɔrzig-k] ['fɔrʒig-k] : ad. ; Pas mal

✗ *m. comp.* : ***a-forz***

**Me ran ket vorz** : Je m'en fiche *(Plouïe)* ; **Eo 'ha ! Beañ zo forzig** : Si ma foi ! Il y en a pas mal *(Skrigneg)* ; **Ree ket vorz pe-sort greun vije** : Peu importe quel grain c'était *(Skrigneg)* ; **Be oa forz ha gloukent ar vïou** : Il y en a pas mal qui avalent les œufs sans les mâcher *(Poullaouen)* ; **Ha pudur ni houllomp ket 'ha, ni ree vorz deuh an drah(e), gav din** : Et puisque, ma foi, nous ne demandions pas, nous nous fichions de ça, je crois *(Skrigneg)* ; **Daw oa kaoud forz nerzh (e)vid o(be)r ha kaoud keseg reizh ha trankil ha' chilow ar gomz** : Il fallait avoir beaucoup de force pour faire et avoir des chevaux dociles et tranquilles qui obéissent à la parole *(Plouïe)*

- **An dra-he zo 'vel forz-petra** : C'est comme pour tout ; **Ya, ah daon ya ! Daon ya ! An dra-he zo 'vel forz-petra hañ !** : Oui, ah oui alors ! Oui alors ! C'est comme pour tout hein *(Skrigneg)*
- **Ba forz-petra** : Dans n'importe quelle situation ; **Ha neuhe memes 'è barzh forz-pet(r)a hezh 'n-om zibabo ! Hezh so un dèn digourdi !** : Et alors même aussi dans n'importe quelle situation, il s'en tirera ! C'est une personne dégourdie ! *(Skrigneg)*
- **Deus toud ha vorz petra** : De tout et de rien ; **Ma gaosees ket gantañ deus toud ha vorz petra** : Si tu ne lui parles pas de tout et de rien *(Plourac'h)*
- **Dre-forz** : Contraint et forcé ; **Deuet en-dro, dre-forz kwa !** : De retour, contraint et forcé quoi ! *(Brennilis)*
- **Forz ba pe-lec'h** : Peu importe où ; **Forz ba p'-lec'h a vïe** : Peu importe où c'était *(Plouïe)*
- **Forz da biw** : Peu importe pour qui / Pour n'importe qui ; **Me laboure war ma gont 'vi(d) ur marc'hadour-koat ha 'vi(d) ar re nïe c'hoant d'ober, forz da biw a reemp, en-dro am(añ)** : Je travaillais à mon compte pour un marchand de bois et pour ceux qui voulaient, nous travaillions pour n'importe qui, autour d'ici *(An Uhelgoat)*
- **Forzig + *n.pl.*** : Pas mal de + *n.pl.* ; **Daw oa ka(v)oud forzig empojou** : Il fallait trouver pas mal d'impôts *(Landelo)* ; **Ha amañ ba'h ar C'hoat Bras, amañ oa forzig tud neuhe** : Et ici à Coat Bras, ici il y avait alors pas mal de monde *(Skrigneg)* ; **Ya, me(d) tapet oun divêd ha forzig traou meus d'o(be)r !** : Oui, mais je suis en retard et j'ai pas mal de choses à faire ! *(Skrigneg)* ; **Oh, pezh voa bet pad ur c'hrogad voa, zo bet forjig Alamanted heñ !** : Oh, ce qu'il y a eu pendant une période c'était qu'il y a eu pas mal d'Allemands hein ! *(Plonee)* ; **Hemañ oa bet ba forzig tï(e)r, set' oa 'n-om ga(v)et tommeet daoñ ! Tommeet-bras daoñ** : Il était allé dans

pas mal de maisons, il s'était donc retrouvé saoul ! Bien saoul *(Skrigneg)* ; **Pugur ato yee forzig greun dichapet mod-se deus an dornéres, an destumachou vije gwraet deus an dra-he** : Puisque pas mal de grain s'échappait toujours comme ça de la batteuse, on appelait ça les collectes *(Pleiben)* ; **Ar re-he nôa forz tïegechou, me(d) pass da lar(e)d tud penvidig ha oagn ket tud penvidig 'nê ! Oagn ket noblañsed ma-keret !** : Ils avaient moult fermes, mais pas pour dire des gens riches et d'ailleurs ils ne l'étaient pas ! Ce n'étaient pas des nobles si tu préfères ! *(Lannedern)*

- **Forz papred** : À chaque fois / Tout le temps
- **Forz pedavare** : N'importe quand ; **Du-mañ (e)ma da di ! Pa ho c'hoant da zond é digor an noñr dit da zond vorz pedavar' !** : Chez moi c'est ta maison ! Quand tu voudras venir, la porte t'est ouverte pour venir n'importe quand *(Skrigneg)*
- **Forz pegement / Forz pegemed** : À profusion / En très grande quantité ; **Cheu ba'r loch goud(e)-se forz-pegement !** : Il y eu ensuite du grabuge à profusion dans la baraque ! *(Brennilis)* ; **Hag a meus owr hag arc'hant forz pegemen(t)** : Et j'ai de l'or et de l'argent à profusion *(Berrien)* ; **Be oa tïer ba-lec'h vije traou forz pegement da zebiñ** : Il y avait des maisons où il y avait à manger à profusion *(Plouïe)* ; **Med neuhe vije gwraet neuhe tïer neve kalz lec'h bremañ zo forz pegement a dïer ha vent toud da werzhañ kajimant** : Mais alors on faisait beaucoup de maisons neuves alors que maintenant il y a des maisons en grande quantité et elles sont pratiquement toutes à vendre *(Skrigneg)*
- **Forz pegen + *ad.*** : Qu'importe à quel point ; **'N-om gompren ree an dud ! Eh ! Pa vé bet klêet meur a wich memes komz, vorz pegen ginoweg vent teuent da gompren memes-tra !** : Les gens se comprenaient ! Eh ! Lorsqu'on entend maintes fois le même mot, qu'importe à quel point ils sont bêtes qu'ils en viendront quand-même à comprendre ! *(Skrigneg)*
- **Forz (ba) pe-lec'h** : N'importe où ; **Forz ba-p'-lec'h a vïe** : Peu importe où c'était *(Plouïe)* ; **Ar re-all hallo 'n-om lakad forz pe-lec'h, me(d) nin vo oblijet da ve ene, ba-lem (e)ma ar weenn, da ziskar ha da zetailhañ 'nèi goud(e)-se** : Les autres pourront se mettre n'importe où, mais nous nous serons obligés d'y être, là où est l'arbre, pour l'abattre et le détailler ensuite *(An Uhelgoat)*
- **Forz pe-naos** : De toute façon / N'importe comment / Qu'importe ; **Vorz pe-naos ar re-yowank vijent ket lak(et) en-dro d'ar re-varo** : De toute façon on ne mettait pas les jeunes autours des morts *(Skrigneg)* ; **Me(d) forz pe-naos, beb su(zhu)n vije poah(e)t, sell na ket pell da chom** : Mais qu'importe, on cuisait chaque semaine, donc il n'avait pas longtemps à rester *(Skrigneg)i ;* **Un tamm fissel oa util forz pe-naos hag ur gontell (e)vid liberiñ ar marc'h ha neuhe ar lon-keseg pe da droc'had** : Un bout de ficelle était utile n'importe comment et un couteau pour libérer le cheval étalon et donc l'équidé ou pour couper *(Skrigneg)* ; **Daon ! Pet(r)a larche ? Vorz pe-naos oa ket 'vid lared mann e-bed, houzoh walc'h, pedur an dra-he vé ket efasset !** : Diantre ! Qu'aurait-elle dit ? De toute façon elle ne pouvait rien dire, vous savez bien, puisque ça ne s'efface pas ! *(Skrigneg)*
- **Forz pe-sort mod** : Peu importe comment ; **N'a ke(t) 'n traou mem-mod kin forz pe-sort mod heñ ! Boñ…** : Peu importe comment, ça ne marche plus de la même manière hein ! Bon… *(Plonee)*
- **Forz pe-sort + *n.pl.*** : N'importe quel(le)s ; **Memes forz pe-sort lon(e)d ?** : Même n'importe quelle bête ? *(Skrigneg)* ; **Med daon ! Gwel a-walc'h a vé pé 'h ees vorz da be-sort fetou ahe pa vent gwisket ga o jemejetennou !** : Mais diantre ! On voit bien quand on va à n'importe quelle fête lorsqu'elles sont vêtues de leur gilet *(Skrigneg)*
- **Forz-petra** : N'importe quoi / Qu'importe (ce que) ; **Un dèn ha' gaosev kalz hag a lar forz-petra, n'é ket kapat da gaoud ur gaos (e)vel so gleet** : Une personne qui parle beaucoup et dit n'importe quoi, elle n'est pas capable d'avoir une conversation normale *(Lokmarïa)* ; **Hemañ neus ur ginou dru, lar forz-petra pa vé goullet un dra mennaket digantoñ** : C'est un baratineur, il dit n'importe quoi quand on lui demande quelque chose *(Lokmarïa)* ; **Ha goude-se vïe hadet segal petramed laket chounai pe forz-pet(r)a ba ene** : Et ensuite on y semait du seigle ou-bien des choux-navets ou n'importe quoi *(Berrien)* ; **Se zo mad (e)vid vorz petra** : Ça c'est bon pour n'importe quoi *(Plourac'h)* ; **Red é demp 'ha treiñ hom zeod ba hom ginou meur a wich 'benn lar forz-petra !** : Ma foi, il nous faut tourner notre langue maintes fois dans notre bouche avant de dire n'importe quoi ! *(Skrigneg)* ; **Ar re-yowank, forz-pet(r)a lakont, me gav braw !** : Les jeunes, qu'importe ce qu'ils mettent, je trouve beau ! *(Skrigneg)* ; **Klaboussenniñ 'n-ur gaoseal, an dra-he sinifi lar vorz-pet(r)a** : Bavasser en parlant, ça signifie dire n'importe quoi *(Skrigneg)* ; **Hezh a lare vorz-pet(r)a ! Pezh teu ba i benn !** : Il dit n'importe quoi ! Ce qui lui vient à la tête ! *(Skrigneg)* ; **'Testum a(va)louar ! 'Testum avalou ! Choukour, forz-pet(r)a oa daw doc'h choukour !** : Ramasser les patates ! Ramasser les pommes ! Aider, peu importe quoi, il vous fallait aider ! *(Laz)* ; **Un ouvrïer gouest da ramplass (a)han(o)h d'an eil devezh d'egile, forz-petra c'hoarvez ganoc'h** : Un ouvrier capable de vous remplacer d'un jour à l'autre, qu'importe ce qu'il vous arrive *(Lannedern)*
- **Forz-piw** : Quiconque / N'importe qui ; **Ha 'h ee d'o(be)r ar golo-pod, pedur homañ pa 'n-om ga(v)e nec'het, pa ga(v)e den e-bed da zimeïñ gati, a'h ee gad kajimant vorz-piw** : Et il devenait le père nourricier, puisqu'elle s'était retrouvée gênée, vu qu'elle ne trouvait personne pour se fiancer, elle allait quasiment avec n'importe qui *(Skrigneg)*
- **Forz sur** : À coup sûr ; **Me meus klêt hoñzh bremañ zo, forz sur, un tregont bla so** : Je l'ai entendue (cette histoire) il y a maintenant, à coup sûr, une trentaine d'années de ça *(Landelo)*
- **Forz tud** : Plusieurs personnes / Beaucoup de monde ; **Pé vije deg-pemzeg den beñ oa forz tud deja !** : Lorsqu'il y avait dix quinze personnes ben ça faisait beaucoup de monde *(Berrien)* ; **Ahe tà vorz tud amañ** : Là il y a beaucoup de monde qui vient ici *(Plourac'h)* ; **Forz tud blesset** : Beaucoup de blessés *(Poullaouen)*
- **Koulz (ha / 'vel) forz piw** : Comme quiconque ; **Pugur ba'r gomañsamant ma heñi oa bet koulz ha forz piw ha 'n-om laket da ev(añ) gou(de)-se, pugur oa laret daoñ lar nïe ket labouret kin** : Puisque au commencement, le mien était comme quiconque et ensuite il s'est mis à boire, puisque on lui avait dit qu'il ne pourrait plus travailler *(Plonee)*

➢ **Ober forz ga** : Se tracasser avec ; **Ga'r brezhoneg ran ket keme(nt)-se forz** : Je ne me tracasse pas tant que avec le breton *(Plonee)* ; **Ya ! Élise ra ket vorz petra zeb ! Élise hall deb toud !** : Oui ! Élise ne se tracasse pas avec ce qu'elle mange ! Élise peut tout manger ! *(Skrigneg)* ; **Boñ, me yey di (me)mes-tra ga Kroc'henig, n'é ket daw 'h o(be)r vorz gad himañ** : Bon, j'irai quand-même là-bas avec Kroc'henig, il ne faut pas se tracasser avec lui *(Plonee)* ; **Ar merk ! Popopop ! D'ar poent-se vij(e) ket gwraet vorz (ne)med a vije avalou d'o(be)r jistr !** : La marque ! Opopop ! À cette époque on ne se tracassait pas du moment que c'était des pommes pour faire du cidre ! *(Skrigneg)*

**FORZAÑ / FORCHAÑ / VORZAÑ** ['fɔrzə] ['fɔrʃə] ['vɔrzə] : [***forzaff*** XVIe] vb. ; Forcer

✗ *syn.* : ***forsañ***

**Sete ar mod-se vïe vorzet daoñ bi mew** : Comme ça c'était bien forcé qu'il soit saoul *(Lokmarïa)* ; **Boñ vïe grilhet kafe ha bar(a) goude, voar bet forchet d'o(be)r forniou ba kement kêr toud ! Memes pep-heñi na e forn !** : Bon après on grillait le café et le pain, on fut forcé de construire des fours dans tous les hameaux ! Chacun avait même son four ! *(Plonee)*

**FOSS / VOSS / VOÑS** [(f/v)o:z-s] [võ:z-s] : [***fos*** 1499] n.f. ; Fosse / Fossé

**Ar voss-haw** [vos'haw] : La fosse à purin *(Kergrist)* ; **Mond a ree ba'r voss, rekul ree** : Il allait dans le fossé, il reculait *(Kleden)* ; **Mond a ree ba'r voss, ba'r magoriou** : Il allait dans le fossé, dans les murs *(Kleden)* ; **Arruet, na gwelet (a)nê tond, heñw chet i bissiklèt ba'r voss** : Arrivé, il les vit venir, il jeta sa bicyclette dans le fossé *(Kleden)* ; **Kousk(ed) a ree ba e oto ha me ma ka(v)et 'naoñ marw ba'r foss !** : Il dormait dans sa voiture et c'est moi qui l'ai trouvé mort dans le fossé ! *(Plouïe)* ; **Beñ kred aha(n)on-me, diw, teir gwech vïe daw din taol (a)nèi ba'r voñs petram deus kost ur c'hleuñ da c'hweo war'nèi en-dro** : Ben, crois-moi, deux, trois fois il fallait que je la jette dans le fossé ou bien au bord du talus pour la regonfler *(An Uhelgoat)* ; **Ya ha oa-ñw ket aet pell lar é aet an oto ba'r foss ! Hag a nagn renket dond da gerc'h(ed) an dokteur Louis d(a) denn 'nèi maes ga i drakteur !** : Oui et il ne fut pas allé loin que l'auto alla dans le fossé ! Et ils ont dû venir chercher le docteur Louis pour l'extraire avec son tracteur ! *(Plonee)*

**FOTO** ['foto] : [***foto*** 1992] n.f. (pl. **-iou** [fo'toju]) ; Photo(graphie) (cf. **POLTRED**)

**Ma fo c'hoant da dap ur foto** : Si jamais tu veux prendre une photo *(Karnod)* ; **An desseñiou c'hoazh 'è, ar foto a dal kalz 'è !** : Les dessins encore aussi, la photo vaut beaucoup également ! *(Laz)* ; **Oh ! Nitra ! Med ma (e)moc'h chom ba Uhelgoat, digasset din foto ar chapelig** : Oh ! Rien ! Mais si vous habitez Huelgoat, apportez-moi la photo de la petite chapelle *(Sant-Wazheg)* ; **Med me meus ket memes ur foto deus chapelig an Intron-Varïa** : Mais je n'ai même pas une photo de la petite chapelle de Notre-Dame des Cieux *(Sant-Wazheg)* ; **Pé oa deut ahe his-se na tennet ar voto-te, sell pe-gen kàer eint !** : Lorsqu'il vint ici il tira cette photo, regarde comme ils sont beaux ! *(Skrigneg)* ; **Braw-chik ah(e) war ar foto heñ ! Mé mamm peïsañtes ! Ga he goef brod(et) hag he c'holier brodet !** : Belle et élégante là sur la photo hein ! Ma mère en (habit de) paysanne ! Avec sa coiffe brodée et son col brodé ! *(Plonee)* ; **Gwel fotoiou, kartennou ha-traou meus bet gwelet, med se meus ket bet gwelet, nann** : Vu des photos, j'ai vu des cartes et autres, mais ça je n'ai pas vu, non *(Ponvel)*

**FOTOGRAFÏAÑ** [fotogra'fijə] : vb. ; Photographier

**Ha deut diw-all da zañsal ganemp deuh ar re oa ene hag ar re-m(añ) oa 'fotografïañ 'ha(no)mp !** : Et deux autres de ceux qui se trouvaient là sont venus danser avec nous, ils nous photographiaient ! *(Skrigneg)*

**FOUESK** [fwesk] : [***foëst*** 1732] ad. ; Blet (-te) / Mollasse

**Pé waskes war patates fouesk neuhe teu (e)vel dour deusoute** : Lorsque que tu presses sur des patates mollasses il en sort comme de l'eau *(Plouïe)* ; **Hezh zo un awal fouesk** : C'est une pomme blette *(Plouïe)*

**FOUESKAÑ** ['fweskə] : [***fouestiñ*** 1992] vb. ; Blettir / Abîmer (fruits & légumes)

✗ *syn.* : ***pezheliñ***

**Fouesket ar patates** : Les patates sont abîmées *(Plouïe)*

**FOUET** ['fwe.t] : [***fouet*** 1633] n.m. (pl. **-ou** ['fwetu]) ; Fouet

**Un troad fouet gwïet gross ba e zorn** : Un manche de fouet grossièrement torsadé dans sa main *(Poullaouen)* ; **Fouetañ toud an traou ga'r fouet !** : On fouette tout munis du fouet ! *(Plonee)* ; **Vise rôet un taol-fouet dê** : On leur donnait un coup de fouet *(Plouïe)* ; **Ha 'benn peus gwraet an dra-s(e) eh beñ dap ar fouet hag un d(o)uchenn d'a(r) marc'h ha « Hei ! »** : Et avant que tu aies fait ça eh ben tu prends le fouet et la touche de fouet au cheval et « Hue ! » *(Kleden)* ; **Ur fouet troad mailhet gantoñ ba'n e zorn** : Un fouet au manche maillé à la main *(An Uhelgoat)* ; **An dra-he oa reiñ un taol-fouet dê ha reiñ kourach dê 'è** : C'était leur donner un coup de fouet et aussi leur donner du courage *(Skrigneg)* ; **Du-m(añ) oa ur fouet hag a vije rôet un tamm taol dê ha neuhe 'h eent war-raog** : Chez moi il y avait un fouet, on leur donnait un petit coup et alors ils avançaient *(Skrigneg)* ; **Ale ! Amañ (e)ma ar fouet, ale ! Po da zestum (a)val(d)ouar ! Pé vo despugnet an aval(d)ouar (v)o ar saout da hor(o) ! Pé vé saout da hor(o) a vé ar moc'h da vouet(a) !** : Allez ! Le fouet est ici, allez ! Tu auras les pommes de terre à ramasser ! Lorsque tu auras ramassé les pommes de terre tu auras les vaches à traire ! Et lorsqu'il y a des vaches à traire, il y a les cochons à nourrir ! *(Plonee)* ; **Ah beñ ya ! Neu'n vis(e) un taol-fouet !** : Ah ben oui ! Alors c'était le coup de fouet ! *(Sant-Wazheg)*

➢ **Fouet an aer !** : À fond la caisse *(Ar Fouillez)*

- **Fouet e varc'h** : À fond la caisse ; **Bremañ ma'hat ne oa ket selled ma ree : Fouet e varc'h ha yô !** : Il est probable que maintenant il ne restait pas regarder : À fond la caisse et c'est parti ! *(Berrien)*

**FOUETAJ** ['fwetaʒ-ʃ] : [***fouetaj*** 1992] n.m. ; (de la) Pluie cinglante
**Fouetaj (a-)skizh** : De la pluie cinglante de biais *(Poullaouen)*

**FOUETAÑ** ['fwɛtə] : [***foueta*** 1659] vb. ; Fouetter / Gaspiller
✗ *syn.* : *(fouetter)* ***frêo*** *(gaspiller)* ***koufoniñ***
**Fouetañ toud an traou ga'r fouet !** : On fouette tout munis du fouet ! *(Plonee)* ; **Vij(e) ket emm da fouetañ 'nê keme(nt)-se, gwraet a vij(e) ur strak ! 'Med-seped ar re vije lor un tamm !** : Il n'était pas nécessaire de les fouetter tant que ça, on faisait un claquement ! Excepté ceux qui étaient un peu paresseux ! *(Skrigneg)*
- **Fouetañ arc'hant** : Gaspiller de l'agent ; **An hi(ni) a fouete i arc'hant toud** : Celui qui gaspillait tout son argent *(Skrigneg)* ; **An dud blij dê bremañ fouetañ arc'hant** : Maintenant les gens aiment gaspiller leur argent *(Plouïe)* ; **Arc'hant ar loned, ar re-he vïent ket fouetet gwal alïes** : L'argent des bêtes, bien souvent on ne le gaspillait pas *(Plouïe)* ; **An hini na fouete ket e arc'hant vise laret deusountoñ : « hezh zo un dèn pizh »** : De celui qui ne gaspillait pas son argent on disait : « c'est un économe » *(Plouïe)* ; **Pa oa komañs ma bugale da labourad, me meus fouetet ma arc'hant ma-hun goud(e), profit(añ) un tamm !** : Lorsque mes enfants commencèrent à travailler, moi j'ai gaspillé mon argent toute seule, profiter un peu ! *(Skrigneg)* ; **Goulskoude na aes da brenañ ur boupeenn din 'ha, med vij(e) ket gwraet, vij(e) ket fouetet an arc'hant mal-prepos** : Pourtant elle avait les moyens de m'acheter une poupée, mais on ne faisait pas, on ne gaspillait pas l'argent mal à propos *(Skrigneg)*

**FOUETAÑ-BRO** ['fwetəˌbroː] : [***foeta bro*** 1908] vb. ; Parcourir le pays
✗ *syn.* : ***bale-bro, galoupad*** ; & *cf.* : ***gweled-bro***
**Fouetañ-bro ha fouetañ-hent** : Parcourir le pays et bourlinguer *(Laz)*

**FOUETAÑ-HENT** ['fwetəˌhen-t] : [***foeta hent*** 1857] vb. ; Abattre du chemin / Bourlinguer / Parcourir les routes
✗ *syn.* : ***bale-bro, galoupad***

**FOUGAÑ** ['fugə] : vb. ; Forniquer
- **Fougañ ga** : Forniquer avec ; **Aet é da fougañ gati** : Il est parti forniquer avec elle *(Plouïe)*

**FOUGASSENN** [fu'gasən] : [***fougasenn*** 1983] n.f. ; Prétentieux (-e)
**Un tammig fougassenn oa-hemañ** : C'était un petit prétentieux *(An Uhelgoat)* ; **Hezh so ur fougassenn ! Ur bern teil !** : C'est un prétentieux ! Il en fait des tonnes ! *(Skrigneg)*

**FOUGASSER** [fu'gasər] : [***fougaçzer*** 1732] n.m. (pl. **-ien** [fuga'sɛrjən]) ; Fanfaron
**Med ma vis(e) ur fougasser b(e)nneket, un' ha' vé klass o(be)r demoñstrassionou, deuskin d'ar re-ell lar vé ho(be)r gi-mañ hag ar mod-mañ, heñ vïe ket gwelet mad (a)nèoñ !** : Mais si c'était un de ces fanfarons qui cherche à faire des démonstrations, montrer aux autres qu'il fait ci et comme ça, il n'était pas bien vu ! *(Kleden)*

**FOUGE** ['fuːgə] : [***fouguè*** 1633] n.m. (pl. **-ou** [fu'geu]) ; Fanfaronnade / Vantardise
- **Ober fougeou** : Fanfaronner / Se vanter ; **Hem(añ) zo o(be)r fougeou** : Il se vante *(Laz)*

**FOUGEAL / FOGEAL** [fu'geːəl] [fo'geːəl] : [***fougeal*** 1876] vb. ; (se) Vanter / Être fier
**Me oa fougeet kass ar paner** : J'étais fier d'apporter le panier *(Laz)* ; **Heñ oa fougêt, pa nôa tap(et) ar lou(a)rn, 'tuskuio 'nèoñ d'an dud** : Il était fier, vu qu'il avait attrapé un renard, le montrant aux gens *(Speied)* ; **Ha fougeet-toud ar vamm-gozh pegur oamp memes hano gati** : La grand-mère était toute fière puisqu'on portait le même nom qu'elle *(Plouïe)* ; **Voa ket aneet sete e wreg voa fougeet c'hoa(zh)** : On ne le reconnaissait pas donc sa femme était encore fière *(Plonee)* ; **Ah fei ! Voa ket fougeet ! Echou voa ar voutik, echou voa ar lein** : Ah ma foi ! Il n'était pas fier ! L'affaire était terminée, le dîner fini *(Plonee)* ; **Ha me vis(e) fougeet 'hond da rinenniñ mé re blam benn 'h een dé rinenniñ (a)nê vis(e) ur lew(r) ganin ha vïe laket ar lewr war-gein ar veuc'h, serr diwall anei** : Et moi j'étais fier en allant mener paître les miennes car quand j'allais les faire paître sur les chaintres, j'avais un livre et je mettais le livre sur le dos de la vache, tout en la surveillant *(Sant-Wazheg)* ; **Ha d'ar mar(e)-te an dud fougeent ket** : Et à cette époque les gens ne se vantaient pas *(Poullaouen)* ; **Sete an heñi-gozh oa fougeet-toud** : La vieille était donc toute fière *(Landelo)* ; **Fougeet oa ar vatezh toud hag ar verc'h oa fougeet (iv)e gweled hemañ-bihen 'tigass an deñved d'ar gêr hag an traou-toud mad** : La domestique était toute fière et la fille également de voir le petit ramener les moutons à la maison et tout bien *(Landelo)* ; **Ha houm(añ) oa fougeet-toud, gwraet un ti, ur maner dehi, paotr-powr, d'an heñi-gozh ha renket an traou-toud** : Et elle était toute fière, une maison de faite, un manoir pour elle, mon pauvre, à la vieille et tout arrangé *(Landelo)* ; **An tad oa fougeet-toud !** : Le père était tout fier ! *(Lokered)* ; **Yeo ha fougeet vis(e) ga ar jô heñ (e)vid lar ar wirione !** : Si et on était fier avec les chevaux pour dire la vérité ! *(Kleden)* ; **Tud é fougeal ha traou ar mod-se** : Des gens qui se vantent et des choses comme ça *(Kergloff)* ; **Heñw voa aet fougeet lar na chounaio bras !** : Il était devenu vantard du fait qu'il avait de grands choux-navets *(Speied)* ; **Pé vise-heñw mew, e dad-kàer dèoñ, voa fogeal ga e chounaio** : Lorsqu'il était saoul, son beau-père, se vantait de ses choux-navets *(Speied)*

**FOUGEASSENN** [fuge'asən] : n.f. ; Vantard (cf. **FOUGASSENN** ; **FOUGEER**)

**FOUGEER** [fu'ge:ɛr] : [***fouguëer*** 1732] n.m. (pl. **-ien** [fu'gɛ:rjən]) ; Vantard (cf. **FOUGASSENN**)
**Errou é un tamm bihen fougeer, heñ oar kalz draou ha' gaosev (e)n-eñwn ha (e)n-treus** : Il est devenu un peu vantard, il sait tout et parle à tort et travers *(Lokmarïa)* ; **Hemañ zo ginou-dru (a)blam n'é ket kapat da respont (e)vel so gleet d'ar gomjou a vé kaoseet gantoñ hag un tamm bihen, kalz memes, fougeer** : C'est un vantard, car il n'est pas capable de répondre comme il faut aux paroles qu'on lui dit et qu'il est un petit peu, voire beaucoup, vantard *(Lokmarïa)*

**FOUILHAÑ** ['fuʎə] : [***fouilla*** 1659] vb. ; Fouiller
**(Ha)g (e-)se oa pé oa bet vaet d'an eured oa vaet ar vamm ba'r gambr ha na fouilhet-hi ha na ka(v)et-hi diw vouest ba'n daol-nos** : Et donc ce fut pendant qu'ils allèrent à la noce que la mère alla dans la chambre qu'elle fouilla et elle trouva deux boîtes dans la table de nuit *(Sant-Hern)* ; **Ma neus kemed un' feus kemed fouilhañ an heñi-ell un tamm ha anduro an dañvad-ell deuzhtu !** : Si elle n'en a qu'un, tu n'as qu'à fouiller l'autre un peu et elle supportera l'autre mouton de suite ! *(Karnod)* ; **Ur vantell oa ga'r serpan hañw na fouilhet (a)nèoñ, ka(v)et an alc'h(w)o barzh** : Le serpent avait un manteau, il le fouilla et y trouva une clef *(Landelo)* ; **Wa'r c'hampagn vis(e) chikour(e)t ar veuc'h dé al(añ), vis(e) fouilh(e)t ha gwel(e)t hag-eñw (e)ma mad e dreid, vis(e) lak(e)t ur gordenn war tr(o)ad ar leue ha chikour(e)t (a)nèi dé al(añ)** : À la campagne on aidait la vache à vêler, on fouillait et on regardait si son pied est bon, on mettait une corde sur le pied du veau et on l'aidait (la vache) à vêler *(Kleden)*

**FOUILHE / VOUILHE** ['fuʎ(ə)] [vuj(ə)] : [vx. br. ***folled*** ; ***foillez*** 1499] n.f. ; Feuillage (coupé)
**Bodennajou vouilh(e) d'ar ramonerien** : Des buissons de feuillage pour les ramoneurs *(Poullaouen)*

**FOUNNUS / FONNUS / VOUNNUS / VONNUS / FOUNNIS** ['f(u/õ)nyz-s] ['v(u/õ)nyz-s] ['funiz-s] : [***fonnus*** 1651] ad. ; Rapide (-ment) / & Dru
**Founnussoc'h oa bet (e)vidin** : Il avait été plus rapide que moi *(Poullaouen)* ; **N'eer ket ker vounnus 'vel breum(añ)** : On n'allait pas aussi vite que de nos jours *(An Uhelgoat)* ; **Ahe zo moien d'ober arc'hant founnus-founnus !** : Là on peut se faire de l'argent très-très rapidement *(Ar C'hastell-Ne)* ; **An (dr)a-h(e) ree kalz labour, kar an dra-he n'ee ket founnus !** : Ça faisait beaucoup de travail, car ça n'allait pas vite ! *(An Uhelgoat)* ; **D'ond vïe founnus-founnus-founnus da wel pe-sort mod yee an traou !** : Il était extrêmement rapide pour aller voir comment ça se passait ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Sant a reent an tress a-walc'h med yeent ket gwal vounnus pegur voa re leun o gov oa** : Ils sentaient assez bien la trace mais n'avançaient pas très vite car leur ventre était trop plein *(Plonee)* ; **Me meus bet gwelet hag ar re-he ar frège founnus** : J'avais vu qu'ils déchiraient rapidement *(Berrien)* ; **N'é ket pé vïe ar loar ne(ve), neu'n ree-hi founnissoc'h** : Ce n'est pas lors de la nouvelle lune, elle faisait alors plus rapidement *(Kleden)* ; **Ar silzig neuhe a gemer ar moged ha re-founnus** : Les saucisses absorbent alors la fumée trop rapidement *(Kolloreg)* ; **An hin(i) laboure founnus denne kalz, an hin(i) laboure ket kalz ree nintra** : Celui qui travaillait rapidement extrayait beaucoup, celui qui ne travaillait pas beaucoup n'extrayait rien *(Brennilis)* ; **E-hun teue hag a ive ur banne pe dow founnus mod-se ha yee kuit neuhe ha yee d'an usin goude-se neuhe en-dro** : Il venait seul et buvait un verre ou deux rapidement comme ça et alors partait et retournait alors ensuite à l'usine *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ma tàemp re-founnus en-dro, ar re oa ba'r gêr ouïe 'h o(be)r viss-fall domp** : Si nous revenions trop vite ceux qui étaient à la maison avaient pour habitude de nous jouer des mauvais tours *(Speied)* ; **Ma res (a)nê ga ur chadenn ahe halles avañsañ vounnis, mond war-raog vounnis** : Mais tu fais une chaîne là tu peux avancer rapidement, aller en avant plus vite *(Plourac'h)* ; **Me(d) re-vounn(us) oa vaet** : Mais il alla trop vite *(Kleden)* ; **Avañses kalz vounnissoc'h** : Tu avances beaucoup plus vite *(Plourac'h)* ; **An dra-he lak anê da ziskiñ founnissoc'h c'hoazh !** : Ça les fait apprendre encore plus vite ! *(Plouïe)* ; **Kar doc'h da choukou(r) (a)han(o)n un tamm mennag, matrehe vin-me founnissoc'h !** : Car tu n'as qu'à m'épauler un peu et peut-être serais-je plus rapide ! *(Landelo)* ; **Mamm oa re nervus, re vounnus 'h ee, gomprenen sort e-bed gati** : Maman était trop nerveuse, il allait trop vite, je ne comprenais rien *(Skrigneg)* ; **Ha 'bénn teue ar baotred war-lerc'h dé zib o mer(e)nn vïe laket o amann war o un' ha vïe laket un' sec'h war hi gorr(e) ha vïe lak(et) hègn diw-ha-diw, 'vi(d) karg o c'hov d'an dud founnissoc'h** : Et quand les gars venaient ensuite pour dîner on mettait du beurre sur une et on mettait une sèche par-dessus et on les mettait deux par deux pour qu'ils se remplissent le ventre plus rapidement *(Sant-Wazheg)* ; **Hemañ oa 'hond vounnus (e)vel oa an dro diveo !** : Il alla rapidement comme le tour dernier *(Landelo)* ; **Dern oa vounnus d'o(be)r ha dern oa divonnoc'h** : Certains étaient rapides à faire et certains étaient plus lents *(Duod)* ; **Med disket ma 'h o(be)r vounnus** : Mais j'avais rapidement appris à faire *(Kleden)* ; **Vounnis tàe ar berranal d'an dud** : Les gens s'essoufflaient vite *(Poullaouen)* ; **Med pouesañ 'nê vïe gwraet memes-tra, ba seier vïent laket ha pep-heñi bouese e re ha setou blam founissoc'h oa 'n eil 'vi(d) egile da zespun 'nê-gn** : Mais quand-même on ne les pesait pas, on les mettait dans des sacs et chacun pesait les siennes et donc vu que certains étaient plus rapides que d'autres pour les ramasser *(Sant-Wazheg)* ; **Me(d) nôa ket gwraet arc'hant 'nèoñ, pugur an arc'hant lar vise gwraet nise koll(et) founnissoc'h (e)vid vïent gwraet !** : Mais il ne s'était pas fait d'argent, puisqu'il perdait l'argent qu'il se faisait plus vite qu'il ne s'en faisait ! *(Ar C'hastell-Ne)*

- **Be deuh ar vounnissañ toud** : Être des plus rapides ; **Matre'n oamp ket deuh ar vounnissañ toud, med ar pezh vije gwraet vije gwraet mad ha braw da glosou !** : Nous n'étions peut-être pas des plus rapides, mais ce qui était fait était bien fait et facile à enclore ! *(Pluskelleg)*
- **Founnus-founnus** : Très rapidement ; **Ato oa un' gad ur sailhad-dour d'aros (a)nèoñ. Founnus-founnus vise daw ober** : Il y en avait toujours un muni d'un seau d'eau pour l'arroser. Il fallait le faire très rapidement *(Berrien)*
- **Founnus-gwraet** : Vite fait ; **D'ar c'houlz-se vis(e) gwraet ur bern ! Vounnus-gwraet vïent** : À cette époque-là on faisait énormément ! On les faisait vite fait ! *(Lokarn)*

- **Fo(u)nnus-hardi** : Très rapide(ment) ; **Hezh oa aet founnus-hardi** : Il était parti très rapidement *(Plouïe)*
- **Fo(u)nnus-mat** : Très rapidement ; **Hezh a valee founnus-mat !** : Il marchait très rapidement *(Plouïe)*
- **Hastañ vounnus** : Se dépêcher ; **Hast vounnis (e)ta !** : Dépêche-toi donc ! *(Kergrist)*
- **Mond hanter re-vounnus** : Aller bien trop rapidement ; **(A-)wechou vïen enervet ken-ha-kén 'h een hanter re-vounnus** : Des fois j'étais tellement énervé que j'allais bien trop rapidement *(Plouïe)*
- **Mond founnussoc'h hag an a(v)el** : Filer plus vite que le vent ; **Himañ pugur e yee founussoc'h hag an a(v)el !** : Lui puisqu'il filait plus vite que le vent ! *(Plonee)*

**FOURAJ** ['fuːraʃ] : [***fourayg*** 1530] n.m. (pl. **-ou** [fu'raʃu]) ; Fourrage

**An trêtou vije ba'r fourajou laket war o c'hein, mod-all an trêtou a gouefe war an douar** : Les traits d'attelage se trouvaient dans les fourrages mis sur leur dos, autrement les traits tomberaient parterre *(Skrigneg)* ; **Ar fourajou oa kreus** : Les fourrages étaient creux *(Skrigneg)*

**FOURBILHAÑ** [fur'bijə] : [***fourbilhañ*** 1992] vb. ; Contracter / Impressionner

**'N-om fourbilh ket re** : Il ne se contracte pas trop *(Poullaouen)*

**FOURCHELL** ['furʃɛl] : [***fourchell*** 1992] n.f. ; Fourchette à débroussailler (cf. **FICHELL**)

**(E)tre ar valz hag ar fourchell** : Entre la faucille et la fourchette à débroussailler *(Kergrist)*

**FOURCHETES** [fur'ʃɛtəz-s] : [***fourchettès*** 1633] n.f. (pl. **-ou** [furʃe'tɛːzu] **fourchetennou** [furʃɛ'tɛnu]) ; Fourchette

**Da zigentañ ma lemes 'naoñ maes so moien dit da drec'hiñ 'naoñ ha maleürusañ 'naoñ un tamm gad ar fourchetes d'o(be)r brujun** : Au tout départ si tu l'extrais tu as la possibilité de le couper et de le disloquer un peu avec la fourchette pour faire des miettes *(Skrigneg)* ; **Med an de war-lerc'h vije ka(v)et ur bern kontilli ha ur bern fourchetesou pudur kalz a goll o re !** : Mais le lendemain on trouvait un tas de couteau et de fourchettes, puisque beaucoup perdent les leurs ! *(Skrigneg)*

**FOURMAJ / *FROMAJ** ['furmaʃ] [fromaʒ] : [***fourmag*** 1499] n.m. ; Pâté de campagne / *Fromage

***Saucisson*** **ha fourmaj vis(e) gwraet ha bet mad 'ha ! Ha kig-sall** : On faisait du saucisson et du pâté et on le faisait bien ma foi ! Et de la viande salée *(Ponvel)* ; **Ur moman zeban fromaj, pad ur mis pe gis-se ha goude-se un', dow, tri heb dibiñ** : Un moment je mange du fromage, pendant un mois à peu près, et ensuite un, deux, trois (mois) sans (en) manger *(Berrien)* ; **Goude-se vise gwraet fourmaj neu'n, an dra-he vise gwraet duzhtu pé vise lahet (leñiet) ar pi-moc'h ha neuhe vise kasset ar boued d'ar vourc'h neu'n** : Ensuite on faisait alors du pâté, ça se faisait de suite quand on avait tué le cochon, on amenait alors la nourriture au bourg *(Kolloreg)* ; **Kalz deuh ar re-yowank 'è gav gwelloc'h re gwinizh-tu pugur, gwelloc'h vé lakad jamboñ pe ar fromaj, a-beb sort war'nê** : Beaucoup aussi parmi les jeunes préfèrent celles au sarrasin puisqu'elles sont mieux pour mettre du jambon ou le fromage, de toutes sortes dessus *(Skrigneg)* ; **Ha nem zigassè fromaj, yaourt, *petits suisses*... Livrañ 'nê 'n-ur jerriñ laezh** : Et nous nous apportions fromages, yaourts, petits suisses… Les livrer tout en collectant le lait *(Karnod)*

- **Fourmaj-kig** : Pâté de tête
- **Fourmaj(-laezh) / Fromaj** : Fromage

**FOURMIÑ** ['furmi] : [***fourmiñ*** 1992] vb. ; Émotionner (trac)

✗ *syn.* : ***penndrôelliñ***

**Bremañ meus ankoueet, brem(añ) oun fourmet un tamm** : Maintenant j'ai oublié, maintenant j'ai un peu le trac *(Skrigneg)* ; **Fourmet a vêr, houzoh walc'h, pudur pa vé surtoud un toullad tud ! Neuhe 'n-om vankes** : On est émotionné, vous savez bien, puisque surtout quand il y a pas mal de gens ! Alors tu te plantes *(Skrigneg)*

**FOURNISSAÑ / FOURNISS** [fur'nisə] ['furnis] : [***fournissaff*** 1499] vb. ; Fournir

**Hag ar mêr neus fournisset ar lokal, zo gwraet ur sal vraw domp !** : Et le maire a fourni le local, on nous a fait une belle salle ! *(Plouïe)* ; **Mijemp okasïon d'ond alïes, pudur ma zad a vournisse brug da dud bord an mor** : Nous avions souvent l'occasion d'aller, puisque mon père fournissait de la bruyère aux gens du bord de mer *(Skrigneg)* ; **Direkteur ar c'hooperativ 'n-heñi nôa bet kredet ba ennomp ha nôa fïet fourniss aval-douar domp** : C'est le directeur de la coopérative qui avait cru en nous et fait confiance pour nous fournir des pommes de terres *(Sant-Wazheg)* ; **Gwraet ga 'n direkteur deus ar C'hastell-Ne, heñw nôa fournisset domp an had hag ar ludou ha nin fournisse 'n douar** : Fait par le directeur de Châteauneuf-du-Faou, il nous avait fournis la semence et l'engrais et nous fournissions la terre *(Sant-Wazheg)* ; **An heñi vis(e) krog fourniss had ha fourniss ar ludou war-horr(e) ha-toud** : Celui qui avait commencé à fournir la semence et à fournir l'engrais par-dessus et tout *(Sant-Wazheg)*

**FOURNO** ['furno] : [***fournoz*** 1904] n.m. (pl. **-iou** [fur'no.ju]) ; Fourneau

**Oa ket fournoiou na traou** : Il n'y avait pas de fourneaux ni rien *(Skrigneg)* ; **Oa ket sort e-bed mod-all ha goude-se oa deut ar fournoiou 'vel vé bremañ** : Il n'y avait rien d'autre sinon et ensuite les fourneaux sont arrivés comme de nos jours *(Berrien)* ; **Ha setou ba-dreñw oa ur fourno 'e, un' hir ba-dreñw ha ba heñ vïe dour barzh ato** : Et donc derrière se trouvait aussi un fourneau, un long derrière et il contenait toujours de l'eau *(Sant-Wazheg)* ; **Heñ a vïe ganin ba korn ar fourno 'e ha me vis(e) war ar bank ba'r c'host(e), (é) krog (dé) vrediñ** : Je l'avais aussi au coin du fourneau et j'étais sur le banc sur le côté, commençant à tricoter *(Sant-Wazheg)*

**FOURRAÑ** ['fur(ə)] : [***fourra*** 1659] vb. ; Fourrer

**Matresse é bet é fourr e vri (e)n tu bennaket** : Il est peut-être allé fourrer son nez quelque part *(Berrien)* ; **Ar babigou ! Pa vije leun o c'hov vijent fourr't ba o gwele goude** : Les bébés ! Lorsqu'ils avaient le ventre plein, après on les fourrait dans leur lit *(Skrigneg)* ; **Un devezh-all oamp 'h o(be)r an aperitif ba'h ar skol a(ho)nt ar hi-(ho)nt ha oa deut dreñw 'e da 'h essañ fourr i vri da joukour aha(no)mp** : Un autre jour nous étions allés faire l'apéritif à l'école là-bas et il passa derrière pour essayer de fourrer son nez pour nous aider *(Skrigneg)* ; **Hezh zo aet d'(e)n-om fourriñ ba'r c'h*lub du troisième âge* deus ar barres** : Il est parti se fourrer dans le club du troisième âge de la commune *(Kleden)* ; **Ha fourr ma vri ba kalsoniou hezh** : Fourrer mon nez dans ses caleçons *(Skrigneg)* ; **Ha vïemp 'taw fourret ba'n toull-te 'taw 'ta krog da duriañ traou, pugur toud ar re-gêr a teue da jet pezh vije torret ba'n toull-te** : Nous étions toujours fourrés dans ce dépotoir, on commençait toujours par fouir des trucs, puisque tous ceux du village venaient jeter ce qui était cassé dans ce dépotoir-là *(Berrien)* ; **'Tre dow vrïed ma vé un' ha' 'n-om jale deuh i wreg hag i wreg a 'n-om jale deuh hi gwas, n'ees ket da fourriñ da vri 'tresse !** : Entre deux époux, s'il y en a un qui se plaint de sa femme et sa femme qui se plaint de son mari, tu ne vas pas fourrer ton nez dans leurs histoires ! *(Skrigneg)* ; **Eo-eo ! Jean ha' oa a-raokomp ene ha na vrèget tôenn ur loch kozh, tôenn-ber'n ha na fourret an dra-he toud barzh kreis ar bern-teil !** : Si-si ! Jean qui y était avant nous avait démoli le toit d'une vielle cabane, un toit en chaume et avait fourré tout ça au centre du tas de fumier *(Skrigneg)* ; **Ah ! Te 'ha ! A goufon koat ah(e) da boaha(d) boued d'ar moc'h, daoust ha-hañw vé red fourrañ keme(nt)-se a goat ba'h ar tan ?!** : Ah ! Toi ma foi ! Là tu gaspilles du bois pour cuire la nourriture des cochons, est-il vraiment nécessaire de foutre autant de bois dans le feu ?! *(Skrigneg)*

- **Fourrañ ar feu etresse** : Foutre le feu entre eux ; **Me(d) me meus re joñj d(eu)s an dra-he ha d'ar mar(e)-se, me fourre ar feu 'tresse o-dow 'è** : Mais je me rappelle de ça et à cette époque, moi je foutais aussi le feu entre eux deux *(Skrigneg)*

**FOUT** ['fut^r] : excl. & n.m. ; (s'en) Foutre

**Ha an tank na kontinuet, na ket klass(e)t e rest na foutr mann e-bed !** : Et le tank avait continué, il n'avait pas cherché son reste ni rien du tout ! *(Kleden)*

- **Fout ba pe-lec'h** : Peu importe où ; **Sell anê fout ba p'-lec'h !** : Regarde-les peu importe où *(Karais)*
- **Fout da be-lec'h** : N'importe où (notion de mouvement, par ex. aller n'imp...) ; **Foutr da be-lec'h, ya !** : N'importe où, oui ! *(Speied)*
- **Fout pe-lec'h** : N'importe où ; **'Hond da b'-lec'h 'mout paotr ?! – Fout p'-lec'h !** : Où vas-tu mon garçon ?! – N'importe où ! (ça ne te regarde pas) *(Plouïe)*
- **Fout pegement** : À foison / Peu importe combien ; **In vresk, ya ! Foutr pegement in vresk, me(d) pass melchon tomm !** : Frais, oui ! Peu importe combien frais, mais pas de trèfle chaud ! *(Skrigneg)* ; **Ah ! Heñ no traou fout pegement ! Oh ya ! Med en(e) é braw walc'h daoñ, heñ né ur c'hazh du !** : Ah ! Il en aura à foison ! Oh oui ! Mais là il est pas mal, il a un chat noir *(Plouïe)*
- **Fout pe-naos** : Peu importe comment ; **Foutr pe-naos vije kont vije ur c'horgnad-putun** : Peu importe comment ça se passait, il y avait une pipe de tabac *(Plouïe)*
- **Fout-petra** : N'importe quoi / Quoique ce soit ; **A-wechou vije berniet ar voenn, pugur vije owen dig-eñw teufe ar glô, pe an a(v)el, pe fout-petra war'nê** : Parfois on mettait le foin en tas, car on avait peur que la pluie, le vent, ou quoique ce soit ne vienne dessus *(Plouïe)* ; **Alïes pé vijemp 'h ober tornañ hag cherriñ foenn, pe tespugn patates pe fout-pet(r)a ha oa postou ha' oa sterd hañ !** : Souvent lorsque nous battions, que nous ramassions le foin, ou que nous ramassions les patates ou quoi que ce soit, il y avait des postes qui étaient difficiles hein ! *(Plouïe)* ; **Oh ! Gwich-all 'h ee an nén da gousked ba fout-pet'a !!! Eh ! Ni oa war ar maes ha oa ket ken gran-s(e) an traou gane(mp)-ni !** : Oh ! Autrefois on allait dormir dans n'importe-quoi (literie) !!! Eh ! Nous nous étions à la campagne et tout n'était pas si chic pour nous ! *(Skrigneg)*
- **Fout-piw** : Peu importe qui / Qu'importe qui ; **Ah ya ! Koant é ar c'hazh, ya, me(d) kirivus é ! Fout-piw teuy ahe, a'h ey war an daol da wel pet(r)a vo !** : Ah oui ! Le chat est beau, oui, mais il est curieux ! Peu importe qui viendra là, il ira sur la table voir ce qu'il y aura ! *(Skrigneg)*
- **Pass ober fout** : S'en foutre ; **Oh ! Rañw ket (aha)naon ! Na rañw ket fout !** : Oh ! Non ! Je m'en fous ! *(Speied)*
- **Pass ober foutre-kàer** ['fut^re'kɛːr] : S'en foutre complètement ; **Rant ket foutre-kàer ! N'egn ket nec'het ba'nnoc'h, n'egn ket nec'het !** : Ils s'en foutent complètement ! Ils ne se gênent pas pour nous, ils ne sont pas gênés *(Plonee)*

**FOUT** [fut] : [***foutraff*** 1499] vb. ; Foutre

**Petram oa o hond da fout an tan barzh toud** : Ou alors il allait y foutre le feu *(Speied)*

**FOUT-AR-JEU** [futə'ʒøː] : loc. ad. ; Peu importe quoi

**Kar gwel a res bugale bihen pemp-c'hwec'h, c'hwec'h-seizh mis, lakees un ton gavotenn pe fout-ar-jeu dê ha weles (a)nê (o) tañsal gantoñ ha remüiñ gantañ hag a heul an ton** : Car tu vois des petits enfants de cinq six, six sept mois, tu leur mets un air de gavotte ou peu importe quoi et tu les vois danser dessus, remuer et suivre l'air *(Plourac'h)*

**FOW / VOW** [foː] [voː] : [vx. br. ***fou***] coll. ; (du) Hêtre (cf. **GWE-FOW** ; **FÏES-FOW**)

✗ *m. comp.* : ***fïes-fow, gwe-fow***

**Hag un neubeud brankou, brankou-vô** : Et quelques branches, des branches de hêtre *(An Uhelgoat)* ; **Ar vô 'h ee d'o(be)r bouteier-koat, an derw 'h ee d'o(be)r labour mod-all da galvechañ !** : Le hêtre servait à faire des sabots de bois, le chêne servait sinon au travail, à tailler le bois ! *(An Uhelgoat)*

**FRAÑ** ['frɑ̃] : ad. ; Franc

**Tud ha n'eint ket frañ** : Des gens pas francs *(Plouïe)* ; **Ur lon-keseg a cheche ket 'nèoñ : « Oh ! Heñ n'é ket frañ 'nèoñ ! » Pa vé laret dê o(be)r ri ha 'h arete ket** : D'une monture qui ne tirait pas : « Oh ! Elle n'est pas franche ! » Lorsqu'on leur dit de s'arrêter et qu'elle ne s'arrêtait pas *(Sant-Wazheg)*

**FRANK** [frɑ̃ŋk] : [***franc*** 1499] ad. ; Ample(ment) / Franc(hement) / Largement

**Frank a-walc'h é ar chupenn** : La veste est assez ample *(Plouïe)* ; **Ar chiminal oa frank, ka(s)imant ledander an ti dèi** : La cheminée était ample, quasiment de la largeur de la maison *(An Uhelgoat)* ; **He dowlagad frank ha sklêr 'vel diw steredenn** : Ses yeux larges et clairs comme deux étoiles *(An Uhelgoat)*

- **Digoret-frank** : Grand (-e) ouvert (-e) ; **Digoret-frank e hinou gantoñ** : La bouche grande ouverte *(Poullaouen)* ; **Med ar wech kentañ din o(be)r 'è ! Ankoueet cherr an nor ha digor(et)-frank an nor hañ !** : Mais c'était la première fois que je faisais aussi ! Oublié de fermer la porte et elle était grande ouverte hein ! *(Plouïe)*

**FRANKAAD** [fraŋ'kɑ:d-t] : [***franchat*** 1521] vb. ; Élargir / Agrandir (une surface)

**Frankaad an toull-karr** : Agrandir l'entrée du champ *(Plouïe)* ; **Frankaad ar faout ga yennou haleg** : Élargir la fente avec des coins en saule *(An Uhelgoat)* ; **Du é an ti, re vihen ar prenestou ! – Ah ! Me(d) ro ar pioch din-me 'ta da frankaad 'nê !** : La maison est sombre, les fenêtres sont trop petites ! – Ah ! Mais donne-moi donc la pioche pour les agrandir ! *(Plouïe)*

**FRANKIJENN** [frɑ̃ŋ'ki:ʒən] : [***frankizien*** 1876] n.f. ; Clairière

**Frankijenn zo emm d'an ar(ar) vras** : On a besoin de clairière pour la grande charrue *(Poullaouen)*

**FRANKIS** ['frɑ̃ŋkiz-s] : [***franquis*** 1659] n.f. ; Espace libre / Aisance

**FRAÑS** [frɑ̃.s] : [***Francc*** 1499] n. pr. ; France

**Ba kalz andreachou ba'r Frañs** : Dans beaucoup d'endroits en France *(Laz)* ; **Oa ket labour ba'r Frañs ! Pet(r)a mise gwraet ba'r Frañs ?!** : Il n'y avait pas de travail en France ! Qu'est-ce que j'aurais fait en France ?! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Goude-se pad ar bresel amañ hi-mañ me meus bet gwraet bïer amañ hi-mañ (iv)e, ba'r Frañs (iv)e** : Ensuite pendant la guerre ici-même j'ai eu fait aussi de la bière ici-même, en France également *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Oa ket deus an dra-he ba'r Frañs, ba Breizh na ba'r Frañs (iv)è !** : Ça n'existait pas en France, en Bretagne ni en France non-plus *(Skrigneg)* ; **Toud ar Vrañs pugur pé 'h ees (e)treusseg ar c'hreis-te** : La France entière puisque quand tu allais vers le sud *(Skrigneg)* ; **Ma tàè re domm ba-am(añ) ha ba lec'h-ell ba'r Frañs é memes-mod** : Si ça devenait trop chaud ici ou ailleurs en France, c'est pareil *(Kleden)* ; **Lec'h oa koat, med deus ar Vrañs vije ket gwraet, gav ket din** : Là ou il avait du bois, mais de France on ne faisait pas, je ne crois pas *(Skrigneg)* ; **Hègn zo deut d'ar Frañs ! Me(d) me n'on ket deut d'ar Frañs, me zo chom(e)t ba du-he !** : Ils sont venus en France ! Mais moi je ne suis pas venue en France, je suis restée là-bas ! *(Ar C'hastell-Ne)***Ar vuhe ba'r Frañs n'é ket gouest da jeñch, un deiezh vo un' vo gwenn ba penn ar gou(a)rnamant hag an devezh-all é egile vo ru…** : La vie en France ne peut pas changer, un jour ce sera un « blanc » à la tête du gouvernement et un autre jour ce sera un autre qui sera « rouge » *(Lannedern)*

**FRAÑSÈ** [frɑ̃sè] : n.m. & ad. ; Français (langue) / Français (-e) (cf. **GALLEG**)

**Ur marc'hadour-legumaj a voa ene ha ganin hezh a gaosèe ar frañsè** : Il y avait là-bas un marchand de légumes et il me parlait français *(Ar C'hastell-Ne)* ; **An dra-he oa un antrepris frañsè, dre Bont-ar-Veusenn oa deuet d'ober an dra-he** : C'était une entreprise française, elle était venue par Pont-de-Buis faire ça *(Brennilis)*

**FRAÑSES** ['frɑ̃sez-s] : [***francces*** XVI[e]] n.m. (pl. **Frañsijen** [frɑ̃'si:ʒən]) ; Français

**Hezh ouïe ar frañsè ha sete Nick vise kasimant toud ar Frañsijen ba ti hezh** : Il savait le français et donc Nick avait quasiment tous les Français chez lui *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Dre zu-mañ oa ket c'hoazh, an dra-he é ar Frañsichen na digass(e)t an dra-he demp !** : Par chez moi il n'y en avait pas encore, ça c'est les Français qui nous ont apporté ça ! *(Skrigneg)*

**FRAP** [frap] : [***frap*** 1927] n.m. (pl. **-ou** ['frapu]) ; Coup sec

**Ur frap-krenn** : Un coup de trique *(Ar Fouillez)*

**FRÊADENN / FRÊC'HADENN** [frɛ'ɑ:dən] [frɛhɑ:dən] : [***freadenn*** 1992] n.f. (pl. **-ou** [frɛa'dɛnu] [frɛha'dɛnu]) ; Fessée

**Roiñ ur frêadenn** : Donner une fessée *(Berrien)* ; **Un devezh ma bet kajimant ur frêadenn blam d'an dra-he** : Un jour j'avais quasiment eu une fessée à cause de ça *(Skrigneg)* ; **Ur frêadenn 'ha ! Gwich-all vije droed da frêo ! Hag a vije gwraet hag meritañ reemp !** : Ma foi une fessée ! Autrefois on avait le droit de fouetter ! Et on le faisait, nous le méritions ! *(Skrigneg)* ; **Me lar dit ! Ha oa ma mamm 'ho(r)tos… Hag ur frêadenn din !!! Ma haotr-kaezh-mañ !** : Je te le dis ! Et ma mère qui attendait… J'ai pis une fessée !!! Mon pauvre ! *(Skrigneg)* ; **Ha pad**

**ar c'heid-se vé ar saout 'h ee da làerezh ha goud(e) vije ur frêadenn pa zigouees ba'r gêr** : Et pendant ce temps-là les vaches allaient voler, ensuite c'était une fessée quand tu arrivais à la maison *(Berrien)*

**FRÈD** [frɛd-t] : [***frèt*** 1732] n.m. ; Emploi / Boulot (cf. **AMBOCH**)
**Klask frèd** : Chercher du boulot *(Berrien)*

**FRÈGADENN / VRÈGADENN** [(f/v)rɛ'gɑːdən] : [***fregadenn*** 1931] n.f. (pl. **-ou** [(f/v)rɛga'dɛnu]) ; Déchirure / Grosse brèche dans un talus (faite par le bétail)

**FRÈGAÑ / VRÈGAÑ** ['(f/v)rɛːga] : [***frega*** 1716] vb. ; Déchirer / Défigurer / Démolir / & Rompre (contrat)
✗ *cf.* : ***divrègañ***

**Flak ! Vïe vreg' an dorchenn, Sete goude chome ar jistr e-barzh !** : Flac ! La motte était déchirée ! Donc après le cidre restait à l'intérieur ! *(Skrigneg)* ; **Sell 'ta petra neugn gwraet ga'r mogeriou !! Frèget é an ti bremañ !** : Regarde ce qu'ils ont fait des murs !! La maison est maintenant défigurée ! *(Plouïe)* ; **Pé mise frèget ma zilhad, ma mamm lare din oan un dihaolieg** : Quand je déchirais mes habits, ma mère me disait que j'étais un sale garnement *(Plouïe)* ; **Frèget ha toullet ar bach ga'r logod !** : La bâche déchirée et trouée par les souris ! *(Plouïe)* ; **Frèg(añ) an dime** : Rompre les fiançailles *(Plouïe)* ; **Me meus bet gwelet hag ar re-he ar frège founnus** : J'avais vu qu'ils déchiraient rapidement *(Berrien)* ; **Eo-eo ! Jean ha' oa a-raokomp ene ha na vrèget tôenn ur loch kozh, tôenn-ber'n ha na fourret an dra-he toud barzh kreis ar bern-teil !** : Si-si ! Jean qui y était avant nous avait démoli le toit d'une vielle cabane, un toit en chaume et avait fourré tout ça au centre du tas de fumier *(Skrigneg)*

**FREGASSIÑ** [fre'gasi] : vb. ; Massacrer (fig.)
**Noant ket gwelet piw oa bet fregassañ ar labour** : Ils n'avaient pas vu qui avait massacré le travail *(An Uhelgoat)*

**FREILH / VREILH** [frɛj] [vrɛj] : [vx. br. ***flagell*** ; ***freil*** 1464] n.m. (pl. **-ou** ['(f/v)rɛju]) ; Fléau
**Meus ket gwel(e)t kalz dornadeier ga'r vreilh, med gwel(e)t meus o(be)r memes-tra** : Je n'ai pas vu beaucoup de journées de battage au fléau, mais j'ai quand-même vu faire *(Karais)* ; **Dond a ree anê pé vije ar mar(e) dornañ gwinizh-tu, dornañ gwinizh-tu ga'r vreilh !** : Il en venait lorsque c'était l'époque du battage de sarrasin, battre le sarrasin au fléau ! *(Skrigneg)* ; **Ha teue an dud da zornañ giwnizh-tu ga'r vreilh ! Med goud(e) vije gwraet 'è ga un trakteur** : Et les gens venaient battre le sarrasin au fléau ! Mais après on faisait aussi au tracteur *(Skrigneg)* ; **Me meus ket gwel(e)t kalz dornañ ga'r vreilh, gwel(e)t meus ba'r plassou bihen, me(d) war-lerc'h neu'n oa deuet ar manèj** : Je n'ai pas vu beaucoup battre au fléau, j'ai vu dans de petits domaines, mais alors ensuite le manège (à chevaux) est apparu *(Karais)* ; **Ya ! Ga'r vreilh ya ! An dra-he vije laket ur pezh bach war an dou(a)r da lakad chom ar greun neuhe, hete goud(e) vije red c'hoazh passeal ar greun ba'h ur wentéres !** : Oui ! Au fléau oui ! Pour ça on mettait une grande bâche sur le sol pour qu'alors le grain reste, après donc on devait encore passer le grain dans la vanneuse *(Skrigneg)* ; **Gouïed a ret pet(r)a oa ur vreilh ? Un tamm lèr vise gwraet, vis(e) stage(t) an dow damm koat ar mo(d)-s(e), ar re-s(e) ree a-peu-prè 'hed ga'n daol ah(e), ah(e) vise lak(et) un tamm lèr mad as(e) deusoute ha staget ba'r penn ha staget ba-am(añ)** : Vous savez ce qu'était un fléau ? On faisait un peu de cuir, on attachait deux bout de bois comme ça, ils faisaient à-peu-près la largeur de la table là, on mettait un peu de bon cuir, attaché dans le bout et attaché ici *(Karais)*

**FREILHADENN** [frɛ'ʎɑːdən] : [***fraill*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [frɛʎa'dɛnu]) ; Fissure / Gerçure

**FRÊJOU** ['frɛ̀ːʒu] : [***fres*** 1557] n.pl. ; Frais / Dépenses
**Ba-lec'h n'eus mann e-bed da gaoud, dal ket ar boan o(be)r frêjou, ah nann !** : Là où il n'y a rien à avoir, ça ne vaut pas la peine d'engager des frais, ah non ! *(Ponvel)* ; **Houzh bremañ oa deuh ar re goshañ ha houzh mignoc'h a frejou gati (e)vid a dalvee** : Elle était maintenant des plus vieilles et j'avais plus de frais à cause d'elle que ce qu'elle valait *(An Uhelgoat)*

**FRÊJUS** ['frɛːʒyz-s] : [***fresus*** 1992] ad. ; Coûteux (-se) / Onéreux (-se) (cf. **KOUSTUS / MISUS**)
**Frêjus é kass (a)nê d'ar skol** : C'est coûteux de les envoyer à l'école *(Poullaouen)*

**FREKAÑ** [frek(ə)] : vb. ; Remuer
➢ **Frekañ ha difrekañ** : Se contorsionner ; **Ha serr frek' ha difrek', Gewr bras na gall dond-kuit** : En se contorsionnant, le grand Gewr put s'enfuir (Landelo)

**FREKANTIÑ** [fre'kɑ̃.tə] [fre'kɑ̃ntə] : [***frequenti*** 1659] vb. ; Fréquenter
**Un' hag a oa à frekantiñ ur plac'h yowank hag ar plac'h yowank-se oa dougéres deus un'-all** : Un individu qui fréquentait une jeune femme et cette jeune femme était enceinte d'un autre *(Skrigneg)* ; **Deus ur plac'h ha' vise frekañtiñ ur gwas ha teue un'-all da daped (a)nèi vise laret : flusket neus-hemañ (a)nèi daoñ** : D'une femme qui fréquentait un homme et un autre venait lui la prendre on disait : Il lui a ravi sous le nez *(Plouïe)* ; **Hag heñw oa deut paotr yowank neve, oa komañset da frekañtiñ hag e na ka(v)et-hañw ur vestres** : Il était devenu un jeune homme, il commençait à fréquenter les filles et il avait trouvé une maîtresse *(Sant-Hern)*

**FRÈKUS** ['frɛ̀kəs] : ad. ; Remuant (cf. **NERVUS**)

**Hezh so frèkus !** : Il est remuant ! *(Motre)*

**FREÑ** [frɛ̃] : n.m. (pl. **-iou** ['frɛ̃nju]) ; Frein

✗ *cf.* : ***bazh-mekanik***

**Ar oetur vihen oa freñ (e-)bed war'nèi** : La petite voiture n'avait pas de frein *(An Uhelgoat)* ; **Ar brankariou ha go(ude)-se oa ar mikanik ba-dreñw, ar freñ neu'n, dé sterdañ, ur vazh-mikanik ha c'hwi pa kraniou da lak a-wechou b(a)-lec'h oa un diskenn vat** : Les brancards, il y avait ensuite la mécanique à l'arrière, le frein donc, à serrer, un serre-frein et vous aviez parfois des crans à enclencher là où il y avait une sacrée descente *(Speied)*

**FRÊO** [frɛw] ['frɛːɔ] : [***fraea*** 1876 ; p.p. ***fraëet*** 1732] vb. ; Frapper / Fouetter / Donner la fessée / Souffler fort (vent) / Geler fort

**Difennet é bremañ frêo ar vugwale ba'r skoul** : Il est maintenant défendu de frapper les enfants à l'école *(Plouïe)* ; **Frêo a ra an a(v)el** : Le vent souffle fort *(Plouïe)* ; **Frêo a ra ar skorn** : Il gèle fort *(Plouïe)* ; **Med Élise n'é ket bet frêet ga'r wïelenn !** : Mais Élise n'a pas été frappée à la baguette *(Plouïe)* ; **Lesk ar c'hazh ! Heñ vé ket frêet deuh ma welon ! Ahahaha ! Sell deusountoñ 'ta ! Ma hi(ni)-me zo mo(d)-se 'è** : Laisse le chat ! Il n'est pas frappé à ce que je vois ! Ahahaha ! Regarde-le donc ! Le mien est comme ça aussi *(Skrigneg)* ; **Ha neuhe (e)vi(d) ar merc'hed 'e zo emm da frêo (a)nê un tamm war o fweskennou ha neuhe gomañsont remüiñ !** : Et alors pour les filles aussi, il y a besoin de les frapper un peu sur les fesses et alors elles commencent à remuer ! *(Skrigneg)* ; **Hag meus choñj oan bet frêet ga ma mamm war-digar(e) ma tapet un awal deus un' gozh, despugnet 'naoñ 'ziwar an hent ha torchet 'naoñ hag da zebiñ !** : Et je me rappelle que j'avais été fouetté par ma mère sous prétexte que j'avais pris une pomme d'une vieille dame, je l'avais ramassée sur la route, essuyée et mangée ! *(Plonee)* ; **Gleet vé choñjal ba'r re-all... Nann ! Nitra ! Ha vïeh korrijet c'hoazh ha frêet ha langachet ga ho mamm** : Il faut penser aux autres... Non ! Rien ! Et tu étais corrigée en plus, fouettée et engueulée par ta mère *(Plonee)* ; **Ma feus kemed frêo un tamm frêtenn, un tamm zeñg, bah laki kin (a)naoñ dé droc'h(añ)** : Tu n'as qu'à frapper un bout de frette, un bout de zinc, ben tu ne le feras plus couper *(Kleden)* ; **Oh, med mi n'on ket bet frêet kalz deuh ma veriten ! Oh nann ! Kar goûd a hounn 'hat ! Oan lesket sod un tamm pudur, houzoh walc'h, oan pelloc'h war-lerc'h ar re-all** : Oh, mais je n'ai pas été beaucoup frappé selon ce que je méritais ! Oh non ! Car je sais bien pourtant ! Qu'on me laissait faire un peu la folle, puisque vous savez bien, j'étais bien après les autres *(Skrigneg)* ; **Daw vé kelenn ar vigwale 'lec'h frêo anê !** : Il faut conseiller les enfants au lieu de les fouetter ! *(Poullaouen)* ; **Beñ ma vis(e) frêiet mad yê war-raog** : Ben si elle était bien fouettée elle avançait *(Sant-Wazheg)*

**FRES / VRES** [freːz-s] [veːz-s] [vrɛːz-s] : [***freus*** 1716] n.m. (pl. **-ou** ['(f/v)reːzu] **(f/v)rejou** ['(f/v)r(e/ɛ)ːʒu]) ; Herse

✗ *syn.* : ***oged*** ; & *cf.* : ***grifon, vibrokulteur***

**Pé vis(e) hade(t)-heñw vis(e) vreset ga'r vres, ur vres skañw 'vid dow jô** : Lorsqu'on le semait il était hersé à la herse, une herse légère pour deux chevaux *(Kareis)* ; **Peus ket bet gwel(et) fres (e-)bed gwech (e-)bed (aha)noh ?** : Vous n'avez jamais vu aucune herse ? *(Speied)* ; **Be zo lod ha oaint ket gouest da lakad o brabaniou nag o vresou, nag o grifoniou, nag o draou da zigoueo mad (e)vid labourad** : Il y a certains qui n'étaient pas capables de bien mettre leurs brabants, ni leurs herses, ni leurs griffons, ni rien pour travailler *(Plouïe)* ; **Ah ya pé vise ar sparl ya, pe vïer (é) troiñ douar, pé vïer deuh an alar, vïe daw kaoud ar sparl hag ar fres** : Ah oui quand il y avait le palonnier oui, quand on labourait la terre, quand on était à la charrue, il fallait avoir le palonnier, et la herse *(Plonee)* ; **Med, neu'n d'ar marïou-te, ar vrejou, ar re-he na bisïed kreus** : Mais, alors à cette époque-là, les herses, elles avaient des doigts creux *(An Uhelgoat)* ; **Ha vïe despunet war-lerc'h ar fres** : Et on ramassait à la suite de la herse *(Sant-Wazheg)* ; **Deuh ar grifon ha deuh ar vrès vije ur sparl ha vije laket an tretou stag deuh ar sparl, ar c'heseg a zelc'he 'nê eñwn mo(d)-se** : Il y avait un palonnier fixé au griffon et à la herse et on accrochait les traits au palonnier, les chevaux les gardaient ainsi droits *(Skrigneg)*

- **Dant-vrès** : Dent de herse ; **An dent-grifon hag an dent-vrès oa bihannoc'h, an dent-vrès oa mo(d)-se peu-prè** : Les dents de griffons et les dents de herse étaient plus petites, les dents de herse étaient à-peu-près comme ça *(Skrigneg)*
- **Fres-koat** [frɛs'kwad-t] : Une herse en bois ; **Hemañ zo ur vres-koat ha' vise laket dent-hou(a)rn ba ennoñ** : C'est une herse en bois on y mettait des dents de fer *(Berrien)*

**FRESAD / FRECHAD / VRESAD** ['freːzə(d-t)] ['freʃəd-t] ['vreːzə(d-t)] ['vrɛːzə(d-t)] : [***fresañ*** 1992] vb. ; Herser (cf. **OGEDIÑ**)

**Bremañ 'h añw da stag ar c'heseg d'ond da vrèsed** : Je vais maintenant attacher les chevaux pour aller herser *(Skrigneg)* ; **Pa vijes 'treiñ-dou(a)r vij(e)s ket war-gein ar marc'h, na pa vijer 'freched** : Pour aller et venir au champ, tu allais souvent à dos de cheval, mais tu n'étais pas sur le dos du cheval lorsque tu labourais, ni lorsqu'on hersait *(Skrigneg)* ; **Pé vise hade(t), vis(e) dow 'hadañ hag an heñi-ell vise ga'r c'heseg 'fresañ neu'n 'ha !** : Lorsqu'on semait, deux semaient et l'autre était alors avec le cheval en train de herser ma foi ! *(Kareis)* ; **Deuh an alar vïent o-dow kost-ha-kost pé vïer (é) troiñ douar, vïent o-dow kost-ha-kost, pé vïent (é) fresad** : Ils étaient tous les deux côte à côte attachés à la charrue quand on charruait la terre, ils étaient côte à côte, quand ils hersaient *(Plonee)* ; **Un' vïe hadañ ga'n dorn hag an heñi-all vïe (é) frechad** : Il y en a un qui semait à la main et l'autre hersait *(Berrien)* ; **Troiñ 'nèi vise daw doc'h, fres 'nèi ha passeal ar roulér(e)s ba-neu'n 'vid kaoud 'nèi aes d(a) labour(ad) an de war-lerc'h** : Il vous fallait la labourer, la herser et passer pour-lors le rouleau pour pouvoir plus facilement la labourer le lendemain *(Speied)* ; **Stertoc'h oa frechad (e)vid troiñ dou(a)r** : C'était plus difficile de herser que de labourer *(Berrien)* ; **Trôet a vije ga'r braban gwich-all ha goude vije grifoniet ha vrèset ha merket neuhe ga ur machin da verko** : On labourait autrefois au brabant et après on griffonnait, hersait et marquait alors à la machine à marquer *(Skrigneg)*

**FRESAD / VRESAD** ['fre:zə(d-t)] ['vre:zə(d-t)] : [***fresa*** 1716] vb. ; (se) Démolir / Détruire / Briser
**Fresad skodou** : Briser des mottes *(An Uhelgoat)*

**FRESK / VRESK** ['fresk] ['vresk] : [***fresq*** 1499] ad. ; Frais (cf. **BEG-FRESK**)
**Fresk an amzer, ya** : Le temps est frais, oui *(Plonee)* ; **Me 'h a d'ober bara fresk (e)vid arc'hoazh** : Je vais faire du pain frais pour demain *(Landelo)* ; **Ah ! C'hwi zo fresk 'ha !** : Ah ! Vous êtes frais ma foi ! *(Plonee)* ; **In vresk, ya ! Fout pegement in vresk, me(d) pass melchon tomm !** : Frais, oui ! Peu importe combien frais, mais pas de trèfle chaud ! *(Skrigneg)* ; **(A-)wechou vijent laket war ar melchen fresk ahe goud(e) an eost** : Parfois on les mettait sur du trèfle frais là après la moisson *(Skrigneg)* ; **Me gav gwelloc'h ar linad vresk** : Je préfère les orties fraîches *(Skrigneg)* ; **Ase n'eus ket mann vad (e-)bed, na yec'hed na fresk** : Là il n'y a rien de bon, ni de santé ni de frais *(Kleden)* ; **Ha keit-ha (e)ma fresk ya-hegn barzh, 'benn vé deut kozh, 'benn-neuhe ya-hègn ket barzh kin !** : Et tant que c'est frais, elles vont à l'intérieur, quand c'est devenu vieux, pour-lors elles ne vont plus dedans ! *(Laz)* ; **He setou ene vïe laket an dïenn war bord ar puñs, setou ene vis(e) fresk dê** : Et donc on mettait là la crème sur le bord du puits, c'était donc frais pour eux (les pots) *(Sant-Wazheg)* ; **Ba'r Washaleg amañ oa bet war-benn an dour, lak an dour war 'r liorzhou 'vid kaoud yeot a-bred d'an nev(e)-amzer ha vije saout 'alañ ha vije yeot fresk da roiñ dê 'vid kaoud laezh** : Ici à Goassalec il y eu concernant l'eau, mettre l'eau sur les courtils pour avoir de l'herbe tôt au printemps, les vaches vêlaient et il y avait de l'herbe fraîche pour avoir du lait *(Berrien)* ; **Sell a'h añw da reiñ c'hwec'h vi dit, pegement zo vïou vresk amañ !** : Tiens je vais de donner six œufs, tellement il y a d'œufs frais ici ! *(Skrigneg)* ; **Sete ba'n nev-amzer é aessoc'h 'vid an amann, vé ar gwellañ an amann ! Ahe his-se vé fresk ar yeot hag toud** : Donc au printemps c'est plus facile pour le beurre, le beurre est au mieux ! Là comme ça l'herbe est fraîche et tout *(Plonee)* ; **Pa vije e(rr)i leun neuhe vije laket ba'h ar ribout da ribotad an amann neuhe, sell vije amann vresk bep su(zhu)n** : Lorsqu'il était plein on le mettait dans la baratte pour baratter le beurre, il y avait donc du beurre frais chaque semaine *(Skrigneg)* ; **Ar melchon vresk oa mad d'ar c'heseg, me(d) pass mechon tomm, melchon bet chomet ba'r c'harr ha heñ oa ket mad dê, neuhe a c'hweent diwar hezh** : Le trèfle frais était bon pour les chevaux, mais pas du trèfle chaud, du trèfle resté dans la charrette, il n'était pas bon pour eux, alors ils gonflaient en le consommant *(Skrigneg)*
- **Be fresk** : Être frais (ironie) ; **Ah ya ! Fresk (e)moc'h 'darr(e) !** : Ah oui ! Vous être frais une fois de plus ! (alcoolisé) *(Plonee)*

**FRESKAD** ['freskəd-t] : [***freskad*** 1876] n.m. (pl. **freskachou** [fres'kaʃu]) ; Charcuterie fraîche
**Lipachou ha freskachou** : Des coups à boire et de la charcuterie fraîche *(Poullaouen)*

**FRÊTENN** [frɛ̀tən] : [***freten*** 1904] n.f. (pl. **-ou** [frɛ̀'tɛnu]) ; Frette
**Dichoukennet ar boutou ha cheu en-dro 'adarr(e) ! Vïe laket frêtennou war'nê** : Les panoufles des sabots arrachés et du grabuge derechef ! On mettait des frettes dessus *(Brennilis)* ; **Ma feus kemed frêo un tamm frêtenn, un tamm zeñg, bah laki kin (a)naoñ dé droc'h(añ)** : Tu n'as qu'à frapper un bout de frette, un bout de zinc, ben tu ne le feras plus couper *(Kleden)*

**FRI / VRI** [fri:] [vrĩ:] : [***fri*** 1499] n.m. (pl. **-iou** ['fri:ju] ['vrĩ:ju]) ; Nez / Groin / Pif (par ext. Gueule) (cf. **BUTUN-FRI**)
**Sec'het da'm bugel e vri** : J'ai séché le nez de mon enfant *(Ar Fouillez)* ; **Bet meus ur lipad war ma vri** : Je me suis pris un coup rapide sur le pif *(Rostrenn)* ; **Ha skôet un taol-fri ba ma vusul** : Il a flanqué un coup de groin dans mon fusil *(Poullaouen)* ; **Dihan da furlouchiñ da vri !** : Arrête de te farfouiller le nez ! *(Skrigneg)* ; **Keuñ né da ve gwel(e)t diskuet hi vri 'è !** : Il regrette aussi d'avoir montré le bout de son nez ! *(Skrigneg)* ; **Heñ neus lak(et) e vri lem oa ket sañset d'ond !** : Il a mis son nez où il n'était pas censé aller ! *(Skrigneg)* ; **Lod so pa'n de 'furlouchiñ o vri** : Certains sont toute la journée à se farfouiller le nez *(Skrigneg)* ; **Ya, 'velt ur vri pe-moc'h, ledannoc'h a vije penn ar votes** : Oui, comme un nez de cochon, la partie avant du sabot était plus large *(Skrigneg)* ; **Hag ar vinell oa ba he vri deja ha me ma tap (a)nèi ba kostenn ma rèr ha beñ moa santet (a)nèi passeal hañ** : Et elle avait déjà la muselière au nez et je me la suis prise sur le côté de mon cul eh ben je l'avais sentie passer hein *(Ponvel)* ; **Ma zalc'h an alori-se da glask cheu ganit, 'h an da reiñ ur jilgornad daoñ war e vri** : Si ce crétin-là continue de te chercher des noises je vais lui mettre une mandale dans sa gueule (son nez) *(Rostrenn)* ; **Dihan da bitouilhañ da vri !** : Arrête de te tripatouiller le nez ! *(Poullaouen)* ; **N'é ket bet tapet da vri ga'n hir-rew ?** : Tu n'as pas eu l'onglée au nez ? *(Skrigneg)* ; **Ya, ur logodenn hag ar muloded oa 'r re-vri-hir, houïet walc'h, ar re-se zebe ket ar c'hazh 'nê !** : Oui, une souris et les mulots étaient ceux au long nez, vous savez bien, ceux-là le chat ne les mangeait pas ! *(Ponvel)* ; **Me(d) gwich-all ar baotred, oagn ket sañset da veañ ba'h an ti 'labour(a)d ! Na lakegn ket o vri ba'h ar gujun !** : Mais autrefois les gars n'étaient pas censés travailler dans la maison ! Ils ne mettaient pas leur nez dans la cuisine ! *(Skrigneg)*
- **Astenn e vri** : Faire son curieux ; **Houmañ zo deut ahe da astenn he vri** : Elle est venue là faire sa curieuse *(Plouïe)*
- **Be e vri ba e rewr** : Être à la cote ; **Hem(añ) (e)ma e vri ba e rewr !** : Ils sont à la côte ! *(Skrigneg)*
- **Be e vri barzh kement soubenn zo toud** : Être de tous les potins ; **Hezh so Katellig, lak e vri barzh toud pezh sell ket deusontoñ, (e)ma e vri barzh kement soubenn zo toud !** : C'est une Katellig, fourrer son nez dans ce qui ne le regarde pas, il est de tous les potins ! *(Skrigneg)*
- **Be e vri partoud** : Fourrer son nez partout ; **Oh ! Hem(añ) (e)ma e vri partoud !** : Oh ! Il fourre son nez partout ! *(Skrigneg)*
- **Be e vri war an douar** : Être face contre terre ; **Ha heñ oa diskennet ene, blublublup ah(e), pododouilh ! E fri war an douar !** : Et il y descendit, blublublup là, patatras ! Face contre terre ! *(Laz)*

- **Be tano e vri** : fig. Avoir le nez fin ; **Oh ! Ma zad-kozh, hezh a ouïe kalz ! Fidendoue !!! Heñ oa tano i vri heñ !** : Oh ! Mon grand-père savait beaucoup ! Fichtre bleu ! Il avait le nez fin hein ! *(Skrigneg)*
- **Be *ub.* war e vri** : Avoir *qqn.* tombé sur le coin de la gueule (avoir *qqn* sur son nez) ; **Ha gou(de)-se, gis oar 'lar(e)d, un tamm bod-traou ah(e) his-s(e), ma veh gwel(et) troc'h ur bod oa da 'r re-h(e) war ho fri ha dazhtu 'ha !** : Et ensuite, comme on disait, un petit rameau là comme ça, si vous être vu coupant un rameau, ma foi ils vous tombaient tout de suite sur le coin de la gueule ! *(Laz)*
- **Chechañ e vri gantoñ** : Se retirer ; **Me ma ket bet amzer (ne)med chechañ ma vri ganen-me heñ** : Je n'avais eu le temps que de me retirer hein ! *(An Uhelgoat)*
- **Chouk e vri** : Fourrer son nez ; **Katellig sinifi chouk i vri ba'r gujun, da chouk i vri ba-lec'h vis(e) ket gleet daoñ o(be)r...** : « Katellig » signifie fourrer son nez dans la cuisine, fourrer son nez là où il n'était pas devait pas... *(Ponvel)*
- **C'hweo e vri daoñ** : Le corriger (frapper) / Lui souffler dans les bronches (m-à-m. souffler le nez à lui) ; **Ha ma jilowes ket 'ha(n)on, damaig me c'hweo da vri dit !** : Et si tu ne m'écoutes pas, tout à l'heure je vais te corriger ! *(Skrigneg)* ; **Me 'h a da c'hweo da vri dit damaig, ma jilowes ket 'ha(n)on !** : Je vais te souffler dans les bronches tout à l'heure, si tu ne m'écoutes pas ! *(Skrigneg)* ; **Eh ! Ale marmouss ! Beañ sïoul ! Metramant damaig me a'h a da c'hweo da vri dit !** : Eh ! Allez fripon ! Sois calme ! Sinon tout à l'heure je vais te corriger ! *(Skrigneg)*
- **Deb(e)t é e vri ga'r preñved !** : Il a le nez bouffé par les vers ! (une fraise) *(Poullaouen)*
- **Dibiñ an eil vri egile** : Se bouffer le nez ; **Ha eürusamant ma gwraet se, kar ar mod-ell oamp bet chom(e)t da zibiñ an eil vri egile ba'h ar feurm bihen amañ gi-m(añ)** : Et heureusement que j'avais fait ça, car sinon nous serions restés nous bouffer le nez dans la petite ferme ici-même *(Lokarn)*
- **Ema e vri o 'hond da goueo ba e hinou !** : Il a le nez prêt à lui tomber dans la bouche (une fraise) *(Poullaouen)* ; **Hezh zo da gaoud an heritaj, (e)ma e vri 'hond da goueo ba e ginou** : Il va avoir l'héritage, son nez lui tombe dans la bouche (nez d'ivrogne) *(Motre)*
- **Fourr e vri** : Fourrer son nez ; **Matresse é bet é fourr e vri (e)n tu bennaket** : Il est peut-être allé fourrer son nez quelque part *(Berrien)*
- **Fri kulotet** : Nez culotté ; **Peus ket gwelet e vri ? Ur fri kulotet** : Tu n'as pas vu son nez ? Un nez culotté *(Motre)*
- **Fri-lous** : Morveux (enfant) / surn. du Dindon (pl. **frïou-lous** [friju'lu:z]) ; **Kerzh aless(e) tamm fri-lous !** : Pars de là, espèce de petit morveux ! *(Laz)* ; **Un neubeud re-yowank na làer(e)t dow vell fri-lous da Louïs** : Quelques jeunes avaient volé deux gros dindons à Louis *(Kleden)* ; **Cherr da hinou fri-lous !** : Ferme ton clapet morveux ! *(An Uhelgoat)* ; **Ar re-s(e) vis(e) en-dro d'e di ha ba e di oa dow fri-lous** : Ils étaient autour de sa maison et dans sa maison se trouvaient deux dindons *(Kleden)* ; **Hemañ a spufe, ahe (e)ma sè ar fri-lous, med spuf a ra o lost me lar dit ! Oh fentus é gweled hañ !** : Il hérissait, tiens il est là le dindon, mais ils hérissent leur queue, je te le dis ! Oh, c'est marrant à voir hein ! *(Skrigneg)*
- **Fri mouch-goulou** : Nez busqué / Nez aquilin ; **Ah ya ! An dra-he meus pet klêt (iv)e : ur fri mouch-goulou** : Ah oui ! Ça j'ai entendu : un nez busqué *(Plouïe)*
- **Kaoud ur bann'h dindan e vri** : Avoir un coup dans le nez ; **Kar ar baotred, (a-)benn mond war-raog (e)vel so gleet, é red dê kaoud ur bann'h dindan o vri** : Car les garçons, avant d'avancer comme il se doit, il leur faut un coup dans le nez *(Plourac'h)*
- **Sa'et é ar pebr daoñ ba'n e vri** : La moutarde lui monte au nez (il s'énerve) *(Plouïe)*
- **Fri-toer** : Homme au nez crochu *(Berrien)*
- **Fri tougn** : Nez pointu ; **Hemañ neus ur fri tougn** : Il a un nez pointu *(Plouïe)*
- **Plantañ e vri ba** : Fourrer son nez dans ; **Un tamm marmouss 'veldin-me 'hond da blantañ e vri barzh kontchou sirïus gis-se** : Un môme comme moi allant fourrer son nez dans des histoires sérieuses comme ça *(An Uhelgoat)*

**FRÏANTAÑ** [fri'ɑ̃nti] : [***friantaff*** XVI[e]] vb. ; Frétiller

**Frïantañ ra ahe (e)tre ma zreid** : Il frétille là entre mes pieds *(Plouïe)* ; **Deñved bihen é frïantañ** : Des petits moutons qui frétillent *(Poullaouen)*

**FRIGASSAD** [fri'gasəd-t] : n.m. ; Écrabouillage

**Gwraet neus ur frigassad** : Il a fait un écrabouillage *(Poullaouen)*

**FRIGASSAÑ** [fri'gas(ə)] : [***fricassiff*** 1633 ; ***frigaçza*** 1732] vb. ; Écrabouiller

**Frigasset eint, chet anê ba'n tan !** : Elles sont écrabouillées, jette-les dans le feu ! *(Plouïe)* ; **Kroc'henig war an dachenn, paotr-powr, ga e varc'h-boyard noa frigasset ar re-mañ-all toud** : Kroc'henig sur le terrain, mon pauvre, eux autres avec son cheval bayard il les avait écrabouillés *(Plonee)* ; **Me ya da frigass ar re-he toud hag a signin neu'n ar peuc'h gante ha toud ar voutik hag a vo echou** : Je vais tous les écrabouiller et je signerai alors la paix et tout le bordel, et ce sera terminé *(Plonee)*

**FRIJIDER** [friʒidɛr] : n.m. (pl. **-ien** [friʒi'dɛrjən]) ; Réfrigérateur

**Ha pé vis(e) lahet 'e lec'h-ell 'zigass-hegn damp... Neu'n oa ket frijidèr** : Et lorsqu'on tuait aussi ailleurs, ils nous apportaient... Il n'y avait alors pas de réfrigérateur *(Ponvel)* ; **Diwar ar maes** : De la campagne ; **Oh ! Oa ket kaos e-bed deuh ar frijiderien diwar ar maes ene** : Oh ! De la campagne on n'y parlait pas de frigidaires *(Berrien)* ; **Ba'r puñs wechou deus 'n hañw vïe lakeet ! Petram vïe lakeet ba'r hreñch, pe ba un tu bennaket**

**ha golôet ! Pugur oa ket frijiderien gwech-all heñ !** : On le mettait dans le puits parfois l'été ! Ou-bien on le mettait dans la grange, ou quelque part et recouvert ! Puisque autrefois il n'y avait pas de réfrigérateurs hein ! *(Plonee)*

**FRIK** [frik] : rad. vb. ; Écrasage rapide

**Ha me ba'n tu-ell d'ar harzh oan 'tibrennañ ma bragou ha ma gellet tap ar lagodenn war ma skoa ! Ahe ma gwraet ur frik dèi !** : Et moi de l'autre côté du taillis, je dégrafais mon pantalon et j'ai pu choper la souris sur mon épaule ! Là je l'écrasai rapidement ! *(Ponvel)*

**FRIKAÑ** ['frika] : [***fricaff*** 1499] vb. ; Écraser

**Ba'r c'homm 'frikañ lann ga'r morzhol-koat !** : Dans l'auge à écraser l'ajonc au pilon ! *(An Uhelgoat)* ; **Friket dê ba'r louer ! Ar pil-lann vije gwraet 'è deusountoñ, pugur vije pil(et) ar lann barzh** : On leur écrasait dans l'auge ! On l'appelait aussi le « pil-lann », puisqu'on broyait l'ajonc à l'intérieur *(Skrigneg)* ; **Ha vije friket ar blantenn da lakad takennou neuhe barzh da skou(a)rn, pa hije poan-skou(a)rn** : Et on écrasait la plante pour alors mettre des gouttes dans ton oreille, lorsque tu avais un mal d'oreille *(Skrigneg)* ; **Ah ! Ga mein-ar-vil(in), ar reñ-he vije rond hag an eil zerc'he treiñ, sell a frike 'r greun !** : Ah ! Avec les meules de moulin, elles étaient rondes et la seconde continuait de tourner, donc ça écrasait le grain ! *(Skrigneg)* ; **Pe direnket un dra bennaket ba'h an eskern pe un dra bennaket ha mod-all vije laret ma vije bet troc'het e ves daoñ, pe traou ar mod-se, pe friket e ves daoñ pe un dra bennaket, pe e zorn pe e har, forz-petra** : Ou quelque chose de dérangé dans les os ou quelque chose et sinon on disait s'il s'était coupé le doigt, ou des choses comme ça, ou écrasé le doigt ou quelque chose, ou sa main ou sa jambe, peu importe *(Plouïe)* ; **Ga da zoworn goud(e) ga'r sailh frikès c'hoazh mïoc'h, pass lesken traou gross ha vije chet(et) an dra-he d'ar moc'h ba o bailh** : Après dans le seau avec tes deux mains tu écrasais plus encore, ne pas laisser des gros trucs et on jetait ça aux cochons dans leur mangeoire *(Berrien)* ; **Visent friket ga ar boutou pa vise ka(v)et war ur bern kaoc'h-saout** : On les écrasait avec nos chaussures lorsqu'on en trouvait sur une bouse de vache *(Lokarn)* ; **Ma mije bet ur c'hamïon bennaket, eh beñ oagn friket !** : Si j'avais eu un camion quelconque, eh ben je les aurais écrasés *(Skrigneg)* ; **Pa 'n-om ga(v)e an heñi vise war an hent 'h ee gost(e) ba'r park kad-owen da ve friket ! Ba-neun vis(e) press war'ha(no)mp** : Celui qui se trouvait sur la route allait sur le côté dans le champ de peur d'être écrasé ! Nous étions pour-lors pressés *(Karnod)*

**FRIKÉRES** [fri'ke:rəz-s] : [***frikerez*** 1931] n.f. (pl. **-ed** [frike're:zəd-t]) ; Pilon

- **Frikéres-koat** : Pilon en bois ; **Gwelien, beñ goud(e) pa vïe poahet ar poufèrad-patates vije friket ga ur pezh frikéres-koat** : La pâtée des cochons, ben après lorsque la marmitée de patates était cuite on écrasait ça avec un gros pilon en bois *(Berrien)*

**FRIKO / FRIKOU** ['friko] ['friku] : [***frico*** XVIII[e]] n.m. (pl. **-iou** [fri'ko:ju]) ; Banquet (de noce...) / Gueuleton

✗ *m. comp.* : ***direst-friko***

**D'ober friko ma merc'h** : Pour préparer le banquet de ma fille *(An Uhelgoat)* ; **Ah ! Meh-mod, 'vel vefent ba'r frikou** : Ah ! Pareil, comme s'ils étaient à un banquet *(Plourac'h)* ; **Hag a-se dé ma frikou voa-hañw bet** : Et donc il alla le jour de mon banquet *(Plonee)* ; **Paket oan ganto ur wech é tond d'ar gêr eus ar frikou** : Une fois ils m'ont embarqué en revenant chez moi du banquet *(Ar Fouillez)* ; **Ene oa bet ur friko, n'é ket (e)vel dre amañ, sur 'hat !** : Là il y avait eu un banquet, ce n'est pas comme par ici, ça c'est sûr ! *(An Uhelgoat)* ; **Deut oa d'ar friko, me(d) me lar dit oa ket 'n imor vad hañ !** : Elle vint au banquet, mais je peux te dire qu'elle n'était pas de bonne humeur hein ! *(Skrigneg)* ; **Yves oa bet ur wech ba'h ur friko hag a oa digoueet da zib i goan tal-kichenn un'** : Une fois Yves était allé à un banquet et il se trouva à manger son souper à côté d'un *(Skrigneg)* ; **Lod 'h ee delc'h-mad d'o(be)r ar frikou ha lod-ell vis(e) 'choukour neu'n !** : Certains allaient constamment faire des banquets et alors certains autres aidaient ! *(Ponvel)* ; **Ba'r c'harrdi ha ur bern tud tàe d'o(be)r ar frikou ha chervijiñ** : Dans la remise et un tas de gens venait faire le banquet et le service *(Ponvel)* ; **Pé vije ar frikoiou vije gwraet soubenn-ognon, goud(e) ar frikou, ga kalz ognen !** : Lorsqu'il y avait les gueuletons, on faisait de la soupe à l'ognon, après le gueuleton, avec beaucoup d'ognons ! *(Berrien)* ; **Ha vise ket gwraet friko bemde heñ ! Me(d) an dra-he, kont(añ) an dra-he d'ar re-yowank brem(añ), gomprenont ket 'nê...** : Et on ne faisait pas de gueuleton tous les jours hein ! Mais ça, raconter ça aux jeunes de nos jours, ils ne comprennent pas... *(Lannedern)* ; **Ha choukour dornañ ha e vije ur fèt, pudur vije lahet yir ha lahet traou ha gwraet ragout ha frikou ha traou deus ar sort a vije ket mod-all war ar maes an devejou-all** : Aider à battre et il y avait une fête, puisqu'on tuait des poules et autres, on faisait du ragoût et un banquet et des choses comme il n'y en avait guère autrefois sinon à la campagne les autres jours *(Skrigneg)* ; **Vis(e) ket memes frikou 'vel bremañ, med plijadur vis(e) ! Ah ya ! Plijadur vis(e)** : Ce n'était pas le même banquet que maintenant, mais il y avait de l'animation ! Ah oui ! Il y avait de l'animation *(Ponvel)* ; **Ar re-he oa e(rr)o d'ar friko ! Med me lar dit lar ene oa bet ur friko drol ! Ar re-he oa dihanet da sonañ *cornemuse*, da sonañ ga o sonerésed...** : Ils arrivèrent au banquet ! Mais je peux te dire qu'il y eut là un étrange banquet ! Ils arrêtèrent de jouer de la cornemuse, de jouer de leurs instruments... *(An Uhelgoat)*

- **Direst-friko** : Retour de noce ; **Ha d'ar meurzh an de war-lerc'h, an direst-friko** : Et le mardi le lendemain, le retour de noces *(An Uhelgoat)*
- **Frikou bihen** : Petit fricot (viande, carottes, ognons, etc. sans patates) ; **Frikou bihen vije da greis-te, vij(e) ket laket ar patates barzh, vije kime kig ha un tamm legumach, karotes hag ognon ha-traou mo(d)-se** : Le petit fricot était à midi, on n'y mettait pas de patates, il n'y avait que de la viande et un peu de légumes, des carottes, ognons et autres *(Ar Fouillez)*
- **Friko-patates** : Fricot de patates (avec viande, carottes, ognons, etc.) ; **Friko-patates ga ur bern kig warnoñ 'ha** : Un fricot de patates avec beaucoup de viande ma foi *(An Uhelgoat)* ; **Ah ! Pé vis(e) dornadejou vis(e) gwraet frikou-patates** : Ah ! Lorsqu'il y avait des battages on faisait un fricot de patates *(Kergloff)* ; **Soubenn,**

**frikou-patates ha rij da goan hag ur banne-rom alïes da ziveo** : De la soupe, du fricot de patates et du riz au souper et souvent un coup de rhum pour finir *(Ar Fouillez)*

- **Friko (pe-)moc'h** : Ragoût de porc ; **Gwich-all a'h ee an nén deuh an noñs d'ar frikow-moc'h, 'ti an amiseien, ah beñ, me lar dit ahe his-se 'ha ! Vije debet ha evet ! Ken-ha-kén a vije !** : Autrefois on allait la nuit au ragoût de porc, chez les voisins, eh ben, je peux vous dire que là ma foi ! On mangeait et on buvait ! Tellement il y en avait ! *(Skrigneg)* ; **Pé 'h eemp gwich-all d'ar frikow pe-moc'h, gwich-all vije lahet ar pe-moc'h ha deuh ar gooñw alïes vije an dra-he (e)tre an amiseien ha vijent pedet goude** : Autrefois lorsque nous allions au (repas du) ragoût de porc, autrefois on tuait le cochon, c'était souvent l'hiver entre les voisins qui étaient invités après *(Skrigneg)*

**FRINKAL** ['friŋkəl] : [***fringal*** 1547 ; ***friñkal*** 1876] vb. ; Caracoler / Rendre fringant (-e)

✗ *m. dér.* : ***difrinkañ***

**Hag an hini zo feneant un tamm a gomañs frinkal goud(e) !** : Et celui qui est un peu fainéant, après il commence à caracoler *(Skrigneg)* ; **(E)vid lak (a)nê da frinkal n'eus keme(d) reiñ gwin tomm dê ga greun ur linad e-barzh !** : Pour les faire caracoler il n'y a qu'à leur donner du vin chaud avec des graines d'ortie dedans ! *(Skrigneg)*

- **Frinkañ ha difrinkañ** : Se tortiller dans tous les sens ; **Me(d) lod a frinke hag a zifrinke kement ken a gallent 'è machinañ o lass** : Mais certains se tortillaient tellement dans tous les sens qu'ils pouvaient machiner leur lacet *(Skrigneg)*

**FRINKER** ['friŋkər] : [***fringuer*** 1732] n.m. (pl. **-ien** [friŋ'kɛrjən]) ; Caracoleur

**Hezh so ur frinker 'ha !** : C'est une caracoleur ma foi ! *(Skrigneg)*

**FRIPON** ['fripɔ̃n] : [***friponn*** 1732] n.m. (pl. **-ed** [fri'pɔ̃:nəd-t]) ; Fripon

**Me warant dit so kalz friponed ba'r vro !** : Je te garantis qu'il y a beaucoup de fripons dans le coin *(Poullaouen)*

**FRIS-AER** [fri'zɛ:r] : [***fris-aer*** 1992] n. ; Chouette effraie (cf. **SKRIJÉRES-NOS** ; **LAPOUSS-AN-ANKOU**)

**FRISAÑ / FRISOU** ['fri:zə] ['fri:zu] : [***frisaff*** 1633] vb. ; Friser / (se) Rétrécir / Raccourcir

**C'hoant ha da veañ friset ha poñsin ha kajemant lares mann e-bed, oh ! Kajimant an dud da zeviñ o venn pa 'h eent ar mod-se** : Tu voulais être frisée et coquette et tu disais quasiment rien, oh ! Les gens se brûlaient quasiment la tête lorsqu'ils allaient ainsi *(Skrigneg)* ; **Ah ya, friset vije ar blew** : Ah oui, on frisait les cheveux *(Skrigneg)* ; **Alïes pé vé an a(v)el c'hweo deus ar c'hornôg vé tost ar glô ha meus bet klêt ga ma zud lared « Oh matresse vriso an de da-beked an abard'he »** : Souvent quand le vent souffle de l'ouest la pluie est proche, et j'ai entendu mes parents dire « Oh peut-être que le temps se raccourcira jusqu'au début de soirée *(Plouïe)*

**FRISER / VRISER** ['fri:zər] ['vri:zər] : [***friser*** 1992] n.m. (pl. **-ien** [(f/v)ri'zɛrjən]) ; Coiffeur qui pratique la frise des cheveux / **FRISÉRES / VRISÉRES** [fri'ze:rəz-s] [fri'ze:rəz-s] : n.f. (pl. **-ed** [(f/v)rize're:zəd-t]) ; Coiffeuse qui pratique la frise des cheveux

**Barzh Skrigneg amañ oa un' hag a vije vriser-blew hag a na 'velt ur lamp bras ahe kajemant hag a vije tommet, kajemant vije devet da vlew dit hag a vije breñchet hezh war an elektrissite hag a vije laket dit neuhe bigoudïou !** : Ici à Scrignac il y en avait un qui était coiffeur pratiquant la frise des cheveux, il avait là comme une grande lampe qui était chauffée, tes cheveux étaient quasiment brûlés, il la branchait sur le courant et on te mettait alors des bigoudis *(Skrigneg)* ; **Ah yeo ! Ahe oa ur plac'h hag a ree kemed an dra-he, friséres ha neuhe trec'hiñ ar blew d'ar baotred, d'ar merc'hed ha frisañ 'r blew** : Ah si ! Il y avait là une femme qui ne faisait que ça, elle pratiquait la frise des cheveux et alors couper les cheveux aux hommes, aux femmes et friser les cheveux *(Skrigneg)*

**FRIT** [frit] : coll. ; (des) Frites

**Ha ba-blassou neuhe reent frit, med ar re-mañ reent ket frit gwal alïes blam nïent naon !** : Et alors par endroit ils faisaient des frites, mais ils ne faisaient pas de frites très souvent parce qu'ils avaient faim ! *(Kolloreg)*

**FRITADENN** [fri'tɑ:dən] : [***frittaden*** 1633] n.f. (pl. **-ou** [frita'dɛnu]) ; Friture / Fricassée

- **Fritadenn-vïou** : Œufs au plat ; **Ale ! Gwraet so ur fritadenn-vïou dec'h !** : Allez ! On vous a fait des œufs au plat ! *(Skrigneg)* ; **Me lar dit an hi(ni) 'h eche d'o(be)r i fritadenn-vïou kara, ma'hat teuche an doñjer deuh i hinou !** : Je peux te dire que celui qui irait faire une omelette n'est-ce pas, il aurait probablement la nausée ! *(Skrigneg)* ; **Pa teue ar poent d'an neizhou-lapoussed a'h eemp assames da glask lapoussed hag an hi(ni) a ga(v)e ar mïañ (a) vïou neuhe vije gwraet ur fritadenn-vïou pa 'n-om ga(v)emp ba'r yêr !** : Lorsque le moment venait des nids d'oiseaux, nous allions ensemble chercher des oiseaux et on faisait une omelette à celui qui trouvait alors le plus d'œufs lorsque nous rentrions à la maison ! *(Skrigneg)*

**FRITAÑ** ['fritə] : [***fritaff*** 1499] vb. ; Frire

✗ *syn.* : ***tostennañ***

**Ur belerenn da fritañ traou** : Une poêle à frire *(Poullaouen)* ; **Hag ene vïe kignet ur mell pladad-charlotes hag ar re-he vïe drailhet ha fritet ba'n amann ha lakeet dour war'nê go(ude)-se** : Et là on épluchait une grosse platée d'échalotes, on les coupait menu, les faisait frire dans le beurre et on y ajoutait de l'eau ensuite *(Kolloreg)* ;

**Deuh ar c'hreis-te, fritet an aval-(d)ouar ar mod-se ga'r c'hig** : Le midi, des pommes de terres frites comme ça avec la viande *(Kolloreg)*

- **Fritañ luss** : Raconter des bobards *(Laz)*
- **Vïou fritet** : Omelette ; **Ale ! Vïou frit(et) hag oa vounnus d'o(be)r ha mad !** : Allez ! Une omelette, c'était rapide à faire et bon ! *(Landelo)* ; **Ah ya da Bask ya, med ar mod-ell… Eo, pé tàe un' m(e)nneket vïe fritet vïou** : Ah oui, à Pâques oui, mais autrement… Si, lorsque quelqu'un venait on lui faisait une omelette *(Ponvel)* ; **Ha nonn ! Pé mijemp c'hoant da zib(r)iñ vije vïou fritet** : Ah non ! Lorsque nous avions faim il y avait une omelette *(Berrien)* ; **Ha vïe fritet vïou neuhe, mer(e)nn vihen, un doussen vïou (a)ssames ! An dra-he vise tew ar mod-se paotr-powr !** : Et on faisait alors une omelette, un petit en-cas, une douzaine d'œufs ! C'était épais comme ça mon pauvre ! *(Kolloreg)* ; **Ha vïou fritet vïe gwraet neuhe pé vis(e) hadet ar park petrabes** : Et on faisait alors une omelette lorsqu'on semait le champ de betteraves *(Kolloreg)* ; **Vïou-fritet vije gwraet d'an dud teue da bidiñ tud !** : On faisait une omelette aux gens qui venaient inviter du monde ! *(Skrigneg)* ; **Ha me oa digor ma ginou ganiñ ene, med ma ginou oa 'tizourenniñ 'sell(ed) deusoute 'tibiñ ar vïou-fritet** : Et j'avais là la bouche ouverte, mais je salivais en les regardant mangers l'omelette *(Skrigneg)* ; **Me daoust ha-hañw a zebont toud o vïou-fritet 'è ?** : Mais mangeront-ils aussi toute leur omelette ? *(Skrigneg)*

**FROM / VROM** [frɔ̃.m] [vrɔ̃.m] : [***fourm*** 1659 ; ***fromm*** 1907] n.m. (pl. **-ou** ['(f/v)rɔ̃.mu]) ; Crainte / Effroi

✗ *syn.* : ***owen***

- **Ober fromou** : Causer de l'effroi ; **Ha 'h o(be)r vromou, brouilhou ha chakailhou war-lerc'h** : Et causer de l'effroi, des confusions et des heurts ensuite *(Laz)*

**FROÑAL** ['frɔ̃ːᵊl] : [***froumal*** 1876] vb. ; Vibrer / Vrombir

**Ah ya ! Me(d) plijadur meus klêd 'naoñ froñal !** : Ah oui ! Mais j'ai du plaisir à l'entendre bourdonner ! *(Skrigneg)* ; **Amañ oa 'froñal gad an aer, ma haotr-kaezh ! Hag a lugerne !** : Ici il vrombissait dans l'air, mon pauvre ! Et il brillait ! *(Skrigneg)* ; **Ha neuhe ur machin hag a vé brañchet ahe war-elektrissite blam da gargañ hag houzh a ra an dro hag a froñ !** : Et alors la machine que l'on branche là sur secteur pour charger, elle tourne et elle vrombit ! *(Skrigneg)* ; **Daon ya ! Ha me gav diñ a zihane ket da froñal ! Hag a vije laket un neudenn hag a vije gwel(et) pe-hi(ni) a froñe ar mïañ !** : Ma foi oui ! Et je crois qu'il n'arrêtait pas de bourdonner ! Et on lui mettait un fil et on voyait lequel bourdonnait le plus ! *(Skrigneg)* ; **Ya, ar c'hwil-derw vije hag a c'hoazh vije laket da son(añ), lak(et) ur blousenn daoñ 'n i rewr hag un neudenn ha vije laket hezh da froñal ah(e), sell ! Ar vugal(e) vije 'c'hoa(r)i ga'r re-he** : Oui, il y avait le hanneton et encore on le faisait striduler, on lui mettait une paille dans le cul ainsi qu'un fil et on le faisait là bourdonner, tiens ! Les enfants jouaient avec *(Skrigneg)*

**FRONELL** ['frɔ̃ːnəl] : [***frounell*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [frɔ̃'nɛlu]) ; Naseau

**FROST / VROST** [frɔst] [vrɔst] : [***frost*** 1533] n.m. & ad. ; Friche / & En friche / Délié (-e)

**Un tamoues frost pe fin ?** : Un tamis délié ou fin ? *(Poullaouen)*

- **Vrost mat** : Grossier (très délié) ; **Da damoues zo vrost mat !** : Ton tamis est grossier ! *(Poullaouen)*
- **Douar frost** : Terre en friche *(Pleiben)*

**FROSTACH** ['frɔstaʃ] ['vrɔstaʃ] : [***fraustaich*** 1732] n.m. (pl. **-ou** [frɔs'taʃu]) ; Franc-bord / Bande de terre bordant le talus où la récolte est médiocre *(Pleiben)*

**FROTAÑ / FROTO** ['frɔtə] ['frɔto] : [***frotaff*** 1499] vb. ; Frotter (tous sens) / Caresser

**Ha frotañ 'nê ga'r bross ur wech an amzer, da luc'hiñ !** : Et les frotter de temps en temps à la brosse, pour qu'ils reluisent ! *(Skrigneg)* ; **Kàer nagn (e)n-om froto oant ket (e)vid (e)n-om zifenn deus ar gwenan** : Ils avaient beau se frotter ils n'arrivaient pas à se défendre contre les abeilles *(Poullaouen)* ; **D'ampech an traou da frotañ war ar rojou** : Pour empêcher que ça ne frotte sur les roues *(Berrien)* ; **Mond a ree da Goad Frew da glask gourvini da frotañ i skoa** : Il allait au bois du Fréau chercher de la bryone pour se frotter l'épaule *(Poullaouen)* ; **Ha 'n hañi kozh oa frotet e goutell war e feuskenn** : Et le vieux frottait son couteau sur sa fesse *(Lopereg)* ; **Lugerniñ ra an armel, frotet meus (a)nèi** : L'armoire luit, je l'ai frottée *(Plouïe)* ; **pe-lec'h é bet ar strouilhou 'n-om frotañ ?** : Où sont allés les salopiots se frotter ? *(Poullaouen)* ; **Hag ur c'hached vis(e) ba-dreñw, d'ar plac'h da lak(ad) hi benn-dowlin barzh hag honn(ezh) vise 'frotañ, hag an dour tàè** : Et il y avait caisse derrière, pour que la femme puisse mettre ses genoux à l'intérieur et elle frottait, et l'eau venait *(Kareis)* ; **Du-m(añ) vije laket ar chidour(e)n war ar lor-zi d'ar c'hi da grignad 'nèi ken vije düet toud ar lor-zi ga'r c'hi à frotañ deus ar chidour(e)n, an dra-he oa gwich-all** : Chez moi on mettait le chaudron sur le sol de la maison pour que le chien le grignote si bien que tout le sol était noirci par le chien qui se frottait au chaudron, ça c'était autrefois *(Skrigneg)* ; **Frotet mad ha goud(e) vije laket ar gostïenn-all war-hourr(e) ha gwraet me(me)s-mod ha goud(e) vije golôet ga liñseniou kozh** : On frottait bien et après on mettait l'autre flanc par-dessus et on refaisait de même, après on couvrait de vieux draps *(Berrien)* ; **Ha gwelc'h(añ) ar polennou ha goud(e) neu'n frot ar meurbl !** : Laver les bols et alors après frotter les meubles ! *(Karnod)* ; **Pudur ar c'holiirou frote o goûg dê hag war ar maes vije du o goûg ahe, vije ket gwraet (ne)med klaboussad ur bann'h dour maes deuh an dowlagad deuh ar mintin** : Puisque les cols frottaient leur cou, à la campagne leur cou était noir, dehors on ne faisait qu'éclabousser un peu sur les yeux le matin *(Skrigneg)*

- **Frotañ *udb.* da *ub.* deus …** : Frotter *qqchose* sur … de *qqn.* ; **Frotañ un tamm mel dê deus o ginou un tamm bihen…** : Leur frotter un peu de miel sur la bouche, un petit peu… *(Ponvel)*

➢ **Peus kim(ed) frot(añ) e rèr g'un awal poazh !** : Tu n'as qu'à lui frotter le cul avec une pomme cuite ! (se dit de *qqn.* ne tenant pas l'alcool) *(Laz)*

**FROUD** [fruːd-t] : [***frot*** 1273 ; ***frout*** 1351] n.m. (pl. **-ou** ['fruːdu]) ; Cascade

**Hag ar froud zo ba Sant-Herbod é ar restachou deus e vengleuñ** : Et la cascade qui se trouve à Saint-Herbot c'est les vestiges de sa carrière *(Landelo)*

**FRWEZH / FRÊZH** [frweːz-s] [freːz-s] [frɛːz-s] : [***froez*** 1499] coll. (sing. **-enn** ['frweːzən] ['freːzən] ['frɛːzən] ['frøːzən]) ; Fruits

**Staliou sa(v)et bord an hent vise ka(v)et war'nê frwezh ha bomboñiou** : On trouvait sur les étals des boutiques montées au bord de la route des fruits et des bonbons *(Poullaouen)* ; **Renket dibiñ fr(w)ezh** [frɛːz-s] : Il faut manger des fruits *(Pleiben)* ; **Aw ar frwezh** : Les fruits sont mûrs *(Lannedern)* ; **Ur freuzhenn aw** : Un fruit mûr *(Karnod)* ; **Oy ! Me ga(v)e se mad ! Ha rost ha traou ha ris ga'r frwezh, oh ! Traou, med traou simpl !** : Oh ! Je trouvais ça bon ! Et du rôti et tout et du riz avec des fruits, oh ! Des choses, mais des choses simples *(Ponvel)*

**FUBI** ['fyːbi] : coll. ; Moucherons (cf. **C'HWIBU**)

**FUKETAD** [fy'ketəd-t] : [***fuketal*** 1931] vb. ; Fouiner (cf. **FILBOUCHAÑ / FURIKAL**)

**FULAJ / VULAJ** ['fyːləʒ-ʃ] ['vyːləʒ-ʃ] : coll. ; (des) Flocons de neige

**E(rr)o so erc'h, koueo ra fulaj** : Il y a de la neige qui arrive, il tombe des flocons *(Kergrist)*

**FULENN** ['fyːlən] : [***fulen*** 1464] n.f. (pl. **-ou** [fy'lɛnu]) ; Flocon

**Fulennou-erc'h gouev ar mitin-mañ, med teuñiñ rant** : Il y a des flocons de neige qui tombent ce matin, mais ils fonderont *(Poullaouen)*

**FULOR** ['fyːlɔr] : [***furor*** 1575 ; ***fulor*** 1732] n.m. ; Fureur / Exhalaison / Inflammation

➢ **Fulor zo gantoñ** : Il a une inflammation *(Poullaouen)*

**FULORIÑ / FILORIÑ** [fy'lɔːrə] [fi'lɔːrə] : [***fulori*** 1732] vb. ; (s') Énerver / & Produire une inflammation

◆ (s') Énerver ; **Ha'r wech-mañ oaint komañset da filoriñ un tamm !** : Cette fois-ci ils commencèrent un peu à s'énerver ! *(Plouïe)*

◆ Produire une inflammation ; **Ha p(a) vïent leusket, ar reñ-he teue da fuloriñ, sell vije laket lard teuet neuhe war'nê da je(rr)iñ, sell 'benn 'r fin a yac'heent** : Et lorsqu'on les laissait, ça commençait à produire une inflammation, on mettait alors donc du saindoux dessus pour qu'elles se referment, donc au final elles guérissaient (les bêtes) *(Skrigneg)*

**FUMIÑ / FUMAÑ** ['fyːmi] ['fyːmə] : [***fumal*** XVIII[e]] vb. ; Fumer (du tabac)

✗ *syn.* : ***butunad***

**Fumiñ ree, me(d) n'é ket an dra-he, oa ket kalz tra !** : Il fumait, mais ce n'est pas ça, ce n'était pas grand-chose ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ha kajimant ken mew ar merc'hed 'vel ar baotred ! Fumiñ ha eviñ ! – Daon ! Memes-mod é** : Et les filles quasiment aussi saoules que les garçons ! Fumer et boire ! – Dam ! C'est la même ! *(Skrigneg)* ; **Ar pezh neus gwraet din pass fumañ é ar mone, môa ket keme(nt)-se mone, mond da lak 'nê ba'n tamm butun brein-se !** : Ce qui m'a fait ne pas fumer c'est la monnaie, je n'avais pas tellement de monnaie, aller les dépenser dans cette espèce de tabac pourri ! *(Laz)*

**FUMIÑ** ['fymə] : [***fumi*** 1889] vb. ; (s') Enflammer (fig.) / (s') Irriter

**Fumet é ar paot(r)** : Le garçon s'enflamme *(Kergrist)*

**FUN / VUN** [fyːn] [vyːn] : [m. br. ***fun***] n.f. (pl. **-iou** ['fynju] ['vynju]) ; Longue et grosse corde

**Ar berchenn oa laket 'hed hag ur vun amañ ba'r penn a-raog** : On mettait la perche en long et la grosse corde ici à l'avant *(Berrien)* ; **Digor é ar gargad ha sterd é ha goude-se 'vid delc'hen (a)nê ba'r c'harr vïe laket ur berchenn ha laket ur fun ba peb penn gad ur vranell** : Le chargement est écarté et serré, et ensuite pour les faire tenir dans la charrette on mettait une perche et une longue et grosse corde de chaque côté avec un taquet *(Berrien)*

**FUNIENN / VÜIENN** ['fynjən] ['vyjən] : [***funyen*** 1464] n.f. ; Liure / Élingue (corde)

**Ha bi oa takadou ba serten prajou, añfoñsè ar saout barzh ha chomègn plantet barzh ! Vise red tap(ed) ur vüienn da laka(d) war'nê dre 'n hanter ha chech(añ) war'nê maes !** : Et il y avait des zones dans certains prés dans lesquelles les vaches s'enfonçaient et y restaient enfoncées ! Il fallait prendre une grosse corde pour mettre dessus par la moitié et les extraire ! *(Kareis)*

**FUR / VUR** [fyːr] [vyːr] : [***fur*** 1499] ad. ; Sage

**Hemañ zo un dèn fur** : C'est une personne sage *(Plouïe)* ; **Te zo un dèn vur neu'n** : Toi tu es une personne sage alors *(Plourac'h)* ; **Matress(e) me n'on ket fur a-walc'h kin** : Peut-être ne suis-je plus assez sage *(Lannedern)* ; **Me**

**voa ket re fur, me oa un tamm galoupéres hañ !** : Je n'étais pas trop sage, j'étais un peu vadrouilleuse hein ! *(Sant-Wazheg)*

➢ **Fur-sod** : Mi-sage mi-fou ; **Te zo fur-sod !** : Tu es mi-sage mi-fou ! *(Poullaouen)*

**FURCHAL** ['fyrʃəl] : [***feurchal*** 1732] vb. ; Fouiller

**Goud(e) war-dro toud teuient da furchal an tïer ha ma na lareh ket dê dennent ba'(ha)noc'h !** : Après ils venaient tous aux alentours fouiller les maisons et si vous ne leur disiez pas ils vous tiraient dessus ! *(Plonee)*

**FURIK** ['fy:rig-k] : [***furik*** 1876] n.m. (pl. **-ed** [fy'rikəd-t]) ; Furet

**Ah ! 'Vid lak ar furik ?** : Ah ! Pour mettre le furet ? *(Speied)*

**FURIKAL** [fy'rikəl] : [***furikat*** 1925] vb. ; Fureter (cf. **FILBOUCHAÑ / FUKETAD**)

**Ar chach vé furikal partoud** : Les chiens furètent partout *(Plouïe)* ; **Toull-gwer, ya : Pa dorres ur volenn pe un assïed vije chetet toud ba un amplassamant dreñw an ti pe dreñw ur c'harr ha ni 'h ee da furikal an dra-he da dap brawigou da c'hoa(r)i ti bihen** : Dépotoir de verrerie, oui : Lorsque tu cassais un bol ou une assiette, on jetait tout dans un emplacement derrière la maison, ou derrière une charrette et nous nous allions fureter pour y choper des jouets pour jouer à la dînette *(Berrien)*

**FURLOUCHIÑ / FOULOUCHAÑ** [fyr'luʃĩ] [fu'luʃə] : [***foulouchañ*** 1984] vb. ; Farfouiller

✗ *syn.* : ***filbouchañ***

**Dihan da furlouchiñ da vri !** : Arrête de te farfouiller le nez ! *(Skrigneg)* ; **Lod so pa'n de 'furlouchiñ o vri** : Certains sont toute la journée à se farfouiller le nez *(Skrigneg)* ; **Gwelet meus 'nèi 'foulouchañ ba da draou** : Je l'ai vu farfouillant dans tes affaires *(Poullaouen)*

**FURNEZH** ['fyrnəz-s] : [***furnez*** 1499] n.f. ; Sagesse

**FUSUILH / FUSILH / FUSUL / VUSUILH / VUJUL** ['vy:zəl] ['fy:zəl] ['vy:zil] ['vy:ʒyl] : [***fusill*** 1464] n.f. (pl. **-ou** [vy'zyʎu] [fy'zylju] [fy'ziʎu]) ; Fusil

**C'hwi peus ur vusuilh dow denn !** : Vous vous avez un fusil à deux coups ! *(Poullaouen)* ; **Ne oa tenn e-bed kin ba ma vusuilh** : Il n'y avait plus de cartouche dans mon fusil *(Poullaouen)* ; **Ha lak ar meveien da ziwall (a)naoñ ga'r vusilh ba toull an ti-vorn** : Les valets sont placés pour le surveiller armés d'un fusil à l'entrée du fournil *(Plonee)* ; **Set(u) ma soñjet plantañ ar vusuilh daoñ ba e hinou** : J'avais donc pensé lui enfoncer le fusil dans la gueule *(Poullaouen)* ; **Tou'n dud ba'r ru ! Drapoiou machin ! Ar re na fusuilhou !** : Tout le monde dans la rue ! Les drapeaux ! Ceux qui avaient des fusils *(Kleden)* ; **Med den e-bed neus ur vusuilh ablamed da lahañ (a)naoñ, sete !** : Mais personne n'a un fusil afin de le tuer, tiens ! *(Lokmaria)* ; **Tap da fusuilh ahe neuhe !** : Prends ton fusil là alors ! *(Lopereg)* ; **Ha me môa pren(e)t ur fusul ah(e) : Tapet dow lapin bem(de) wechou** : Et j'achetai là un fusil : Parfois pris deux lapins chaque jour *(Speied)* ; **Ah e(rr)i é ! (E)ma ma vujul amañ hi-mañ, damaig me 'h a da reiñ pis-glas daoñ ha da ziskiñ 'naoñ da zond da zreuj dre ar prenest amañ hi-mañ, an nos-m(añ), avertisset meus 'naoñ** : Ah il est arrivé ! Mon fusil est ici, tout à l'heure je vais le plomber un peu et lui apprendre à rentrer par la fenêtre, cette nuit, je l'ai averti *(Skrigneg)* ; **Na memes ur yontr-all, heñ oa yontr da mé mamm neuh(e) ha heñ oa brakonier 'è, me(d) ah(e) oa bet sortïet ar fusuliou wechou !** : Et même un autre oncle, c'était alors un oncle à ma mère et c'était aussi un braconnier, mais là on avait même parfois sorti les fusils ! *(Laz)* ; **Ha hemañ ga e vujul : tagadao !** : Et muni de son fusil : tagadao ! *(Skrigneg)* ; **Ur wech dre var(e) vïe gwraet añwn, vïent klass armou, da wel ha' vïe fusilhou ti ar re-gozh ha traou mod-se ! 'N (dr)a-h(e) interesse 'nê** : On nous faisait peur une fois le temps, ils cherchaient des armes, pour voir s'il y avait des fusils chez les anciens et des trucs comme ça ! C'est ce qui les intéressait *(Plonee)* ; **An dra-he vé gwraet ur vujul deusontoñ, ur vujul da lemmen kontilli** : On appelle ça un fusil, un fusil à aiguiser les couteaux *(Skrigneg)*

**FUTELLENN** [fy'tɛlən] : n.f. (pl. **-ou** [fytɛ'lɛnu]) ; Sifflet (cf. **C'HWITELL**)

**Futellennou da gisellañ ga'r gontell** : Des sifflets à sculpter au couteau *(Poullaouen)*

**G** : cf. **A-**g... pour : **gaos / gement / gil-dorn / gondissïon / goste / greis-toud / grogajou**

**GABLOD** [ga'blɔd-t] : [***garderob*** 1499] n.m. ; Toilettes (lieu) / Commodités (cf. **KABINED**)

**Ba p(e)-lec'h (e)ma ar gablod ?** : Où sont les toilettes ? *(Kergrist)*

**GAD / KAD** [ga(d)] [kad] : [vx. br. ***cant*** ; ***gant*** 1499] conj. ; Avec / Munis de / En compagnie de / Grâce à / Par / Malgré / Doté de / À cause de (cf. **DIGAD**) / & résultative directe : Par / Tout en

➢ **Ganen / Gane(n)-me / Gani(n/ñ)** [gə'ne] [gə'neɲ] [gə'nemə] [gɑ̃'nĩ] [gə'nin] : Avec moi ; **Ganen-me** [gə'nemə] **(e)ma alc'ho ar barados** : Je détiens la clef du paradis *(Berrien)* ; **Eürus vije bet ganen-me** [gə'nemə] **koulskoude** : Il aurait cependant été heureux en ma compagnie *(Berrien)* ; **'H é bet adjun ganiñ** [gɑ̃'nĩ] : Il a été mon adjoint *(Kalaner)* ; **Ha oaint deut assames ganin** [gə'nin] **ba'r c'hrow** : Et ils m'accompagnèrent dans la crèche *(Ar C'hastell-Ne)*

➢ **Ganes / Ganit / Ganes-te** [gə'nez-s] [gə'nit] [gə'nestə] : Avec toi ; **Amañ zo un' klask labour ganit, peus ket c'hoant da roiñ un tammig dèoñ ?** : Il y en a un ici qui cherche du travail avec toi, tu ne veux pas lui en donner un tout petit peu ? *(Landelo)* ; **Ah ya ?! Petra oa digouêt ganit neu'n ?** : Ah oui ?! Que t'est-il arrivé alors ?

(Poullaouen) ; **Neuhe vije boesson ganit, vije butun ganit** : On apportait de l'alcool, du tabac *(Kalaner)* ; **Ha ganes-te, pe-naos (e)ma da gont neuhe ? – Oh ! Mad a-walc'h** : Et toi alors, comment ça va ? – Oh ! Plutôt bien *(Skrigneg)*

- **Gant(oñ/ou) / Gantañ** ['gɑ̃ntɔ] ['gɑ̃ntu] ['gɑ̃tɑ̃] : Avec lui ; **Ur valc'h gantoñ war e skoa** : Il portait une faux à l'épaule *(Berrien)*
- **Ga(n)ti** ['gati] : Avec elle
- **Ganemp / Ganomp / Ganem(p)-ni / Gane(mp)-ni / Ganimp** [gə'nɛmp] [ga'nɔ̃mp] [gə'nɛmi] [gə'nɛni] [gə'nimp] : Avec nous ; **Med ar re-he vise labourad assames ganomp memes-tra** : Mais nous travaillions quand-même ensemble *(Plouïe)* ; **… Hag e vise kime an dra-he ganomp** : … Et on ne parlait que de ça *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Pegur ma mamm ouïe ket tamm galleg ha na disket lenn 'è ganimp !** : Puisque ma mère ne savait pas le français, elle a également appris à lire avec nous ! *(Karnod)* ; **Ni oa war ar maes ha oa ket ken gran-s(e) an traou gane'-ni !** : Nous nous étions à la campagne et tout n'était pas si chic pour nous ! *(Skrigneg)*
- **Ganec'h / Ganac'h / Ganoc'h** [gə'nɛɦ] [ga'naɦ] [ga'nɔɦ] : Avec vous ; **Ur bann'h-jistr 'h ey ganac'h ? : Vous boirez un coup de cidre ?** *(Kergrist)* ; **pe-lec'h (e)ma ar liñser ganoc'h ?** : Qu'as-tu fais du drap ? *(Plonee)* ; **Gast ! C'hwi zo bet ahe damaig ha peus kasset (a)nèi ganoc'h !** : Putain ! T'étais là tout à l'heure et tu l'as emportée *(Plonee)* ; **Me n'oun ket 'vid lared dac'h ar mod-se, med me zo 'hond ganac'h ba'n oto da wel ar mêr** : Je ne peux vous dire comme ça, mais je vais aller avec vous dans l'automobile pour voir le maire *(Ponvel)*
- **Ga(n)tè** ['gatɛ] : Avec eux (elles)
- **Ga-nen** [ga'neːn] : Avec soi *(Kergrist)*

**Ga ferier** : Munis de fourches *(Plouïe)* ; **Ga krogou** : Munis de crocs *(Plouïe)* ; **Ha hañw neuhe en-dro 'ssames gad himañ** : Et alors de retour en sa compagnie *(Berrien)* ; **Gad an arc'hant a rôan dec'h** : Grâce à l'argent que je vous donne *(Berrien)* ; **Ga lod zo bet digoueet** : C'est arrivé à certains *(Plouïe)* ; **Med alïes vïemp mevelien gante** : Mais nous étions souvent leurs valets de ferme *(Plouïe)* ; **Hezh ga'r vezh** : Honte à lui *(Plouïe)* ; **Un toullad hanochennou, troc'het braw ha faoutet mad ga Yann** : Une quantité moyenne de tronçons de bois, bien coupés et bien fendus par Yann *(Skrigneg)* ; **Benn nïe echou ga'n orz chete anèi** : Dès qu'il avait terminé d'utiliser la masse, il la jetait *(Landelo)* ; **Med ga'r *régime sec* nin noa toud an traou (e)vid ar mare** : Mais malgré la prohibition nous avions tout à l'époque *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ur plac'h koant gad ur visaj braw** : Une belle femme dotée d'un beau visage *(Plouïe)* ; **Ga labourad erro an nen** : L'on réussit par le travail *(Berrien)* ; **Ga diskiñ erro an nen** : On réussit en apprenant *(Berrien)* ; **Gad amzer yin** : Par temps froid *(An Uhelgoat)*

- **Be *udb.* gantoñ** : Avoir *qqchose* (maladie) / Posséder *qqchose* ; **Ar c'hroup zo gantoñ** : Il a le croup *(Plouïe)* ; **Du-mañ oa un' deus tud demp 'è hag a teue du-mañ alïes da zivejañ, p(e)dur oa ur pezh feurm ga ma zud** : Il y avait aussi chez nous une personne de notre famille qui venait souvent travailler à la journée, puisque mes parents possédaient une grande ferme *(Skrigneg)*
- **Gad owen / Kad owen** : De peur que ; **Me ma owen kad owen vïe aet-roud ba ma gwele** : J'étais effrayée de peur qu'il taille dans mon lit *(Plouïe)* ; **Red vise dec'h 'è o(be)r intañsïon, kad owen a vise bet deut klañw ba'n dro pet(r)a !** : Il fallait que vous fassiez attention, de peur qu'elle ne soit malade du même coup quoi ! *(Kareis)* ; **Pa 'n-om ga(v)e an heñi vise war an hent 'h ee gost(e) ba'r park kad owen da ve friket !** : Celui qui se trouvait sur la route allait sur le côté dans le champ de peur d'être écrasé ! *(Karnod)*
- **Kass *udb.* gantoñ** : Emporter *qqchose* ; **Sell ! Me wiskon ket hezh kin ha kass hezh ganes !** : Tiens ! Je ne le porte plus (vêtement), emporte-le ! *(Skrigneg)*
- **Ober ga** : Utiliser ; **Heñ na gwraet ga'r gordenn** : Il avait utilisé la corde (s'était pendu) *(Kolloreg)* ; **Ni reemp ket ga kelen** : Nous n'utilisions pas le houx *(Skrigneg)* ; **Me rañw mann e-bed ga hezh, meus ket emm doc'h hezh !** : Je ne l'utilise pas du tout, je n'en ai pas besoin ! *(Kleden)*

**GAD** [gɑːd-t] : [***gat*** 1499] n.f. (pl. **gedon** ['geːdən] ['ɟeːdən]) ; Lièvre

**Ar had chom mo(r)tet** : Le lièvre reste pétrifié *(Poullaouen)* ; **Ar had jom ket d(a) zeb tro-war-dro dê, ar had haloup 'è !** : Le lièvre ne reste pas manger tout autours d'eux, le lièvre galope aussi ! *(Speied)* ; **Pad ar bresel, m'bai, vïe brakon(e)t 'è… Pad ar bresel oa leun ged'n toud !** : Pendant la guerre, je parie qu'on braconnait aussi… Pendant la guerre c'était rempli de lièvres ! *(Speied)* ; **Lapin(e)d n'eus ket am(añ) kin, me(d) be zo bet ! Gedon** ['geːdən] **zo komañs(et) d'ond en-dro, a-raog oa ket 'è** : Ici il n'y a plus de lapins, mais il y en a eu ! Les lièvres commencent à revenir, avant il n'y avait pas non-plus *(Laz)* ; **Oh ! Ar bla-m(añ) zo da'nê tieñ ! Ged(o)n** ['ɟeːdn̩] **! Ba-am(añ) weler kemmes(k) ar park wechou, vé daw sevel a-bred da 'r mintin** : Oh ! Tiens y en a cette année ! Des lièvres ! Ici on en voit parfois confondu dans les champs, il faut se lever tôt le matin *(Speied)*

- **Evid taped ar had / É red sevel mintin-mat** : Pour attraper le lièvre / Il faut se lever de bon matin (c-à-d. L'avenir appartient a ceux qui se lèvent tôt) *(Plouïe)*
- **Gwelloc'h ur had tapet / 'Vid diw é redeg** : Mieux vaut un lièvre attrapé / Que deux qui courent (c-à-d. Un tiens vaut mieux que deux tu l'auras) *(Plouïe)*

**GAELON** ['gɛːlɔ̃n] : [***gaelon*** 2005] n.m. (pl. **-ed** [gɛ'lɔ̃ːnəd-t]) ; Belette

✗ *syn.* : ***kàerell***

**Ar gaelon, ya ! Gaeloned** : La belette, oui ! Des belettes *(Pluskelleg)*

**GAL** [gɑːl] : [***gal*** 1633] n.m. ; Gale

**Hezh zo marw ga'r gal** : Il est mort de la gale *(Skrigneg)*

**GALATAS** [ga'latəz-s] : [***galatas*** 1732] n.m. & n.f. ; Galetas / Grenier

✗ *syn.* : ***grigner, kambr***

**Chomet é ba'r halatas** : C'est resté dans le grenier *(Plouïe)* ; **Ba'r galatas vise lakee(t) ar greun hag ur gambr vise lakeet ar greun ba enni 'e** : On mettait le grain dans le grenier et on mettait aussi le grain dans une chambre *(Lannedern)* ; **Me meus mé inkard' papred ! Me m(eu)s un' ba'r halatas ! Me zo moien din inkard(añ) gwlan !** : Moi j'ai toujours mon cardeur ! J'en ai un dans le grenier ! Moi j'ai la possibilité de carder de la laine ! *(Plonee)* ; **Ma ! Ene oa ma moèr(e)b 'chom hag a oa ar halatas d'an nec'h, me zo bet 'kousked ba'r halatas d'an nec'h ene !** : Eh bien ! C'était là que ma tante habitait et il y avait le grenier en haut, moi j'y ai dormi en haut dans le grenier ! *(Skrigneg)*

**GALE** ['gɑ:le] : [***gale*** 1499] n.m. (pl. **galïou** [ga'liw]) ; Galère (prison)

**Med bopred oè kondaonet ar plac'h yowank-mañ da pemp pla warn-ugent ba'r galïou** : Mais malgré tout cette jeune femme fut condamnée aux galères pour vingt-cinq ans *(Kergrist)* ; **Kass oè-hi d'ar galïou ha noa bet hi bugel ba'r galïou** : Elle fut envoyée aux galères et elle eut son enfant dans les galères *(Kergrist)*

**GALETES** [ga'letəz-s] : [***galetes*** 1732] coll. ; Galettes

**Krampouzh meus gwraet dê ! Galet's ma gwraet dê dirgwener ! Ur c'hilo ma gwraet dê !** : Je leur ai fait des crêpes ! Je leur ai fait des galettes vendredi dernier ! Je leur ai fait un kilo ! *(Plourac'h)* ; **Pa oan yowank 'h een da di ma mamm-gozh ha be-vich pa 'h een vije gwraet galetes ba'r balar(e)nn diñ, oh paot-powr ! Me lar dit me mije hast d'ond !** : Lorsque j'étais jeune, j'allais chez ma grand-mère et chaque fois que j'allais, elle me faisait des galettes à la poêle, oh mon pauvre ! Je peux te dire que j'avais hâte d'aller ! *(Skrigneg)*

- **Toas-galetes** : Pâte à galettes ; **Un tamm toas-galetes ahe, passeet ba'r bêlon** : Un peu de pâte à galettes là, qu'on passe dans la poêle *(Laz)*

**GALL** [gal] : [***gall*** 1499] n.m. (pl. **-owed** [ga'lowəd-t]) ; Français

**GALLED / GELLED** ['galəd-t] ['gɛləd-t] : [***galloet*** 1499 ; ***gallout*** 1633] vb. ; Pouvoir

**Ah ya ! Lous a hallont beañ hañ !** : Ah oui ! Ils peuvent être sales hein ! *(Skrigneg)* ; **Gallet meus mond ! Digoueet mad é !** : J'ai pu aller ! Ça s'est bien passé ! *(Skrigneg)* ; **Red d'an nén mond ga i hent 'vel gall !** : On doit tracer sa route comme on peut ! *(Plourac'h)* ; **Lar(e)t ma dê mij(e) ket gellet labourad 'vel oagn 'h o(be)r** : Je leur avais dit que je n'aurais pas pu travailler comme ils faisaient *(Lokarn)* ; **Keid nomp gall(e)t 'h ober, me(d) goud(e)-se oa digoueet un dra-all** : Tant que nous avons pu faire, mais ensuite il arriva autre chose *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ah ya, ma vé gallet ya, dow sort avalou, tri pe be(va)r ma vé gallet** : Ah oui, si on peut oui, deux sortes de pommes, trois ou quatre si on peut *(Kareis)* ; **Dusken 'ta ! 'H añw da wel pe-naos, damaig, a gallin posissioniñ 'naoñ !** : Montre donc ! Je vais voir comment, tout à l'heure, je pourrai le positionner ! *(Skrigneg)* ; **Pochubl walc'h é heñ ! An dud ree 'vel gallègn o(be)r pet(r)a !** : C'est bien possible *(Kareis)* ; **Me meus ket gallet gwech e-bed kompren da be-rag e vise gwraet « an drerwiou-lann » deus an dra-he** : Je n'ai jamais pu comprendre pourquoi on appelait ça « ***an drerwiou-lann*** » *(Plouïe)* ; **Hezh é rus-rer, dond a ra (a-)benn da jom med 'hall ket dond mad war-horr(e) e véc'h** : Il végète, il réussit à rester, mais il n'arrive pas à sortir la tête de l'eau *(Plouïe)* ; **Nïe ket bet gall(e)t 'h o(be)r an dra-he i-hun 'nèoñ** : Il n'aurait pas pu faire ça tout seul *(Kolloreg)* ; **Gall neus sevel e chouk** : Il a pu redresser la barre *(Plouïe)* ; **Da gentañ-toud teuen da zeb d'ar gêr an alïessañ ma hellen dond** : Au tout début je venais manger à la maison le plus souvent possible *(Plouïe)* ; **Ha bremañ, tamm-ha-tamm 'vel gallomp, vé renket** : Et maintenant on la répare, peu à peu comme nous pouvons *(Ponvel)* ; **Ma mefe gallet ba ur moman o(be)r un dra-mañ c'hoazh** : Si j'avais pu à un moment faire ça aussi *(Plourac'h)* ; **Hag a vije un neubeud gwenneien ga bep-hini ha vije béch ganomp klask goûd piw halle gone ar mignañ toud** : Et chacun était en possession de quelques sous, et nous étions en conflit cherchant à savoir qui pourrait gagner le plus *(Plouïe)* ; **Ha go(ude)-se 'hat oa gallet pompañ neu'n** : Et tiens ensuite on pouvait alors pomper *(Speied)* ; **Hag e-se ar mod-se vo gallet ober ar goulladou (a-)benn sadorn da nos** : Et donc comme ça on pourra faire les demandes en mariage avant samedi soir *(Sant-Hern)* ; **Ma zad na kontinüet d'hond d'ar skol pa galle** : Mon père avait continué d'aller à l'école quand il pouvait *(Berrien)* ; **(A-)benn ar fin na gallet pil anèi ba'r skalierou** : Il a pu pour finir l'abattre (rat) dans les escaliers *(Plouïe)* ; **Gallet na, (a-)benn ar fin, kaoud un oto, ur gapotenn us d'he venn** : Il avait finalement pu avoir une auto pourvue d'une capote *(Poullaouen)* ; **Noa ket gallet-hi disoc'ho hi pemp pla warn-ugent** : Elle n'avait pas pu terminer ses vingt-cinq années *(Kergrist)* ; **Matresse hallin pareiañ (a)nèi** : Peut-être pourrai-je la guérir *(Berrien)* ; **Neuhe a ray sur ! Neuhe a riñso 'nê toud ma hall** : Alors il (le merle) le fera sûrement ! Alors il les dégagera s'il peut *(Skrigneg)* ; **Peus kime làerezh kerc'h da roiñ din-me, roiñ boued mad din ha matrehe gallefeh mond-kuit** : Tu n'as qu'à voler de l'avoine pour m'en donner, me donner de la bonne nourriture et peut-être que tu pourras partir *(Plonee)* ; **Ah, ma mïe gallet tap a(ha)noc'h !** : Ah, si j'avais pu vous attraper ! *(Plonee)* ; **Pé gallen tap-krog ba'n akordeoñ me ree** : Quand je pouvais mettre la main sur l'accordéon je faisais *(Skrigneg)* ; **Gwraet vije ar possubl da zespun ar mïañ ma oa gallet heñ !** : On faisait le possible pour ramasser le plus qu'on pouvait hein ! *(Skrigneg)* ; **Beñ ma galle ket ober goude-se reñke go(r)tos mis-meur(z)h da lakad e draou** : Ben s'il ne pouvait pas faire après ça il devait attendre le mois de mars pour mettre ses choses *(Berrien)* ; **Heñw hall daoñ bi braw ha yell, kar hezh neus passeet ba ur sil** : Il peut bien être beau et mûr, car il a passé dans un filtre *(Sant-Hern)* ; **Sete nin vise pe(va)r hi-mañ ma vise gall(et), vé ket daw kaoud kalz tud a(r) mod-all** : Nous étions donc quatre comme ça si on pouvait, autrement il ne fallait pas être beaucoup de monde *(Speied)* ; **Trizeg la oa bet bew goude, med na ket bet gall labourad goude** : Après il vécut treize ans mais, il ne put travailler *(Lokarn)* ; **Oan ket libr a-walc'h d'ond da heuilh ar re-ell ha oa ket gallet diskiñ mann e-bed din** : Je n'étais pas suffisamment libre pour suivre les autres et on ne pût rien m'apprendre *(Kallag)* ; **Goud(e)-se pé vé deut da joñj dit ur wich a galles delc'h (a)nê peu-prè ar joñj...** : Ensuite lorsque ça te revient à l'esprit une fois tu peux les garder à peu près en mémoire... *(Skrigneg)* ; **Na ket gallet goûd ga piw oa aet, na ket gwel den e-bed** ! : Il ne put savoir qui les déroba, il n'avait vu personne ! *(Landelo)* ; **Pe-sort mod galleh skrivañ ga ho kreion ar mod-se ?! C'hwi so abitüet...** : Comment pouvez-vous écrire avec votre crayon de cette manière ?! Vous êtes

habituée… *(Plonee)* ; **Ya, kar neu'n nïent gallet prenañ traou !** : Oui, car alors ils auraient pu acheter ! *(Ponvel)* ; **Kontant oa ar patroñ ha nin oa 'e, pigur namp gallet demarriñ ar mod-se, mod-all oa ket voaien ga'r prij oa an aval-douar d'ar marïou-se** : Le patron était satisfait, tout comme nous, puisque nous avions pu démarrer ainsi, sinon ce n'était pas possible à cause du prix des pommes de terres à cette époque *(Sant-Wazheg)* ; **Neu'n a môa gallet war-lerc'h kass(e)d mé bugal(e) da hond dé Gemper !** : J'avais donc pu ensuite envoyer mes enfants à Quimper *(Sant-Wazheg)* ; **Gallefent be 'vel ra tou'n dud, pugur me gav din lar ur peisant, (me)mes-tra, neus droad da veviñ 'vel ra un ouvrïer** : Ils pourraient être comme tout le monde fait, puisque moi je pense qu'un paysan a quand-même le droit de vivre comme un ouvrier *(Lannedern)* ; **Galle(t) meus 'h o(be)r 'vel ma c'hoant d'o(be)r, med tamm bihen ha tamm bihen, oa ket braw cheñch toud an traou-m(añ) (a)ssames** : J'ai pu faire comme je voulais, mais petit à petit, ce n'était facile de changer tout ça en même temps *(Lokarn)*

- **An hirrañ ma vé gallet** : Le plus loin possible ; **N'eus ket gwraet (ne)med tapañ hemañ, 'houzoh walc'h ha sklapal hemañ neuhe ! Pah ! Hirrañ ma neus gallet !** : Il n'a fait que le prendre, vous savez bien, et le jeter alors ! Pah ! Le plus loin possible ! *(Skrigneg)*
- **Ar gwellañ ma hall** : Du mieux qu'il peut ; **Poañgnañ reemp chom ar gwell(añ) ma gallemp** : Nous nous efforcions de rester du mieux que nous pouvions *(Plouïe)*
- **Ar gwellañ ma vé gallet** : Du mieux qu'on peut ; **Oh ya ! Da zestum 'nê ar gwellañ ma vije gallet ! Un tamm koll a vije, med n'eent ket toud da goll memes-tra, nann, cherret e vije** : Oh oui ! Pour les ramasser du mieux qu'on pouvait ! Il y avait une petite perte, mais quand-même ils ne se perdaient pas, non, on les ramassait *(Berrien)*
- **Galled da *ub.* lared** : Pouvoir dire ; **Ma pïe koll(et) ho poutou, ah fei Zoue hall ree doc'h lar(ed) lar pise bet ur roust(ad) !** : Si vous perdiez vos sabots, ah ma foi je peux vous dire que vous receviez une rouste ! *(Plonee)* ; **Hag an hü(i)l ba'r chumin(al), ma tàè c'hwezh-hü(i)l deus ar chumin(al) ba'n ti, hallè doc'h lar(e)d lar oa sin-glaw duzhtu** : Et la suie dans la cheminée, si une odeur de suie venait dans la maison de la cheminée, vous pouviez tout de suite dire que c'était signe de pluie *(Kleden)* ; **Matre'n, med pass papred 'e, an dra-s(e) zepand, med an amzer, ma vis(e) bet tomm-mat pad dow pe dri deiezh, hallè doc'h lar(e)d lar (e)moump 'hond ba harne** : Peut-être, mais tout le temps non-plus, ça dépend, mais le temps, s'il avait fait bien chaud pendant deux ou trois semaines, vous pouviez dire qu'on va vers l'orage *(Kleden)*
- **Hallefe be** : Ça se pourrait ; **Yao ! Yao-yao ! Hallefe be, yè** : Si ! Si-si ! Ça se pourrait, oui *(Laz)*
- **Hallev be / Hallefe be** : C'est bien possible ; **Ya-ya ! Hallev be how…** : Oui-oui ! C'est bien possible… *(Sant-Wazheg)* ; **Beñ matre'n… N'ounn ket (aha)naon, hallev be, matre'n walc'h, ya** : Ben peut-être… Je ne sais pas, c'est bien possible, probablement, oui *(Sant-Wazheg)*

**GALLEG** ['galɛg-k] : [***gallec*** 1622] n.m. ; Français (langue) (cf. **FRAÑSÈ**)

**Ar re zo ba'r galleg** : Ceux qui parlent français *(Laz)* ; **Ar re-gozh ouïent ket galleg** : Les anciens ne savaient pas le français *(Berrien)* ; **An dud ne ouïent ket keme(nt)-se a halleg d'ar mar(e)-se** : Les gens ne savaient pas tant que ça de français à cette époque *(Skrigneg)* ; **Gaoseen ket, koulz lared, tamm galleg (e-)bed !** : Je ne parlais, pour ainsi dire, pas un mot de français ! *(Lannedern)* ; **Pegur ma mamm ouïe ket tamm galleg ha na disket lenn 'è ganimp !** : Puisque ma mère ne savait pas le français, elle a également appris à lire avec nous ! *(Karnod)* ; **Me vise kaoseet galleg deuhouin ga ma zud** : Mes parents me parlaient français *(Berrien)* ; **Me gaosee d'an dud toud, med e-se gaoseen galleg blam se oa laret oan un anglesenn, pegur vijen ket komprenet** : Je parlais à tout le monde, mais donc je parlais français c'est pourquoi on disait que j'étais une Anglaise, puisque on ne me comprenait pas *(Berrien)* ; **Med pass bet intentet mad ar galleg (e)vel so gleet** : Mais (j'ai) pas eu bien saisis le français comme il faut *(Lokmarïa)* ; **An dra-he zo galleg !** : Ça c'est du français ! *(Plouïe)* ; **Oa aet d'o(be)r i goñje ha ouïe komz galleg e-bed p(a) oa aet, 'vel kalz 'è** : Il était parti faire son service et ne savait pas un mot de français lorsqu'il partit, comme beaucoup aussi *(Skrigneg)* ; **Boñ, aet oun in galleg (a)darre ! N'ounn ket pevar(e) 'h añw in galleg…** : Bon, je suis encore passé en français ! Je ne sais pas quand je passe au français… *(Skrigneg)* ; **Ar c'hatekis a blije din-me memes-tra gwelloc'h (e)vi(d) ar galleg, kar me gomprenen ket ar galleg pé oan aet d'ar skol** : Je préférais le catéchisme que le français, car je ne comprenais pas le français lorsque je suis allée à l'école *(Skrigneg)* ; **Mé samm mamm-gozh ouïe ket komz pos galleg** : Ma p'tite grand-mère ne savait pas parler un mot de français *(Sant-Wazheg)* ; **Kalz a draou, pugur bremañ pé ga(v)es ket an hano vé laret in galleg !** : Beaucoup de choses, puisque maintenant lorsque tu ne trouves pas le nom c'est dit en français ! *(Skrigneg)* ; **Ouïemp ket tamm galleg e-bed !** : Nous ne savions pas du tout le français ! *(Skrigneg)* ; **Dond a reen (a)ssames ga'r vamm-gozh da ziwall ar saout ha oan oblijet da zisken ar brezhoneg pé gaosee ket galleg, un neub(eud) pojou ouïè, med ahe oa toud !** : Je venais avec ma grand-mère garder les vaches et j'étais obligé d'apprendre le breton puisqu'elle ne parlait pas français, elle connaissait quelques mots, mais c'était tout ! *(Kergloff)* ; **Ha het' ha neuhe hañw mod a ga(v)e, goude ouïe k(et) ar galleg, na tramouilhet un dra mennañket dê kara ! Hag a ouïe ket just a-walc'h pet(r)a lare** : Et alors donc lui comme il croyait, bien qu'il ne savait pas le français, il leur avait baragouiné quelque chose n'est-ce pas ! Et il ne savait justement pas ce qu'il disait *(Skrigneg)*

- **Penn-galleg** : Francisant ; **Ur penn-galleg voa-heñw** : C'était un francisant *(Pleiben)*

**GALLOUDEGEZH** [galu'deːgəz-s] : [***galloudéguez*** 1732] n.f. ; Pouvoir

**N'ouzon ket ga pe-seurt galloudegezh** : Je ne sais pas par quel pouvoir *(An Uhelgoat)*

**GALLOUDUS** [ga'luːdəz-s] : [***galloedus*** 1499] ad. ; Fort (instruit)

✗ *syn.* : ***disked, savant***

**Ni n'omp ket galloudus d'hond d'an nec'h d'an dikte** : Nous ne sommes pas assez forts pour aller en haut à la dictée *(Skrigneg)*

**GALOCH** [galɔʃ] : [***galoig*** 1633] n.f. ; (jeu de) Galoche

**Sete ar re-mañ 'h ee da ziskui(zh)añ hag hègn 'h ee da c'hoa(r)i galoch** : Ils allèrent donc se reposer et ils allèrent jouer à la galoche *(Landelo)*

**GALOÑ** [galɔ̃] : [***galon*** 1659] n.m. (pl. **-iou** [ga'lɔ̃nju]) ; Galon

**Ha setu me lare dê ma ree plijadur dê kemer un' : Kass ur galoñ lambig gante** : Et je leur disais donc d'en prendre un si ça le faisait plaisir : D'emporter un galon d'alambic *(Ar C'hastell-Ne)*

**GALOUPAD / GALOUPED** [ga'lupəd-t] ['galpɛd-t] : [***galoupat*** 1732] vb. ; Courir / Galoper / Grouiller / Vagabonder / Voler (avions)

**Ale, d'ar gwele en-ur haloup !** : Allez, au lit et en vitesse ! *(Plouïe)* ; **Deuh ar c'hwiled-du ? Deuh ar re-he vé ka(v)et tro-walc'h é haloup ahe his-se !** : Des cafards ? On en trouve assez là qui grouillent là comme ça ! *(Plouïe)* ; **An hini vé re leun e gov ne vé ket gouest da haloupad** : Celui qui a le ventre trop plein n'est pas capable de courir *(Plonee)* ; **Ola bugale ! Poent é mond da gousked ! Aet d'ho kwele 'n-ur haloup(ad) !** : Oh ! Les enfants ! Il est l'heure d'aller se coucher ! Allez au lit et plus vite que ça ! *(Skrigneg)* ; **Vïer ket 'vi(d) mond dïerc'hen ba'r parkeier, ar vugwal(e) 'h ee da haloup(a)d dïerc'hen hañ !** : On ne pouvait pas aller nu-pieds dans les champs, les enfants allaient courir nu-pieds hein ! *(Kolloreg)* ; **Ahe so deuet ur yar 'ha ! Me lar dit 'n-ur haloup d'i gaoud ! Ha hañw, deuh i veg a ree i vuzhugenn dèi** : Là il est venu une poule ma foi ! Je peux te dire en courant pour le trouver ! Et lui, de son bec il lui donnait le ver de terre *(Skrigneg)* ; **Rôet zo arc'hant din ga un otro, voa (é) haloupad ha neuhe voa kime owr-toud en-dro dèoñ** : Un monsieur m'a donné de l'argent, un qui vagabondait et qui n'avait que de l'or tout autour de lui *(Plonee)* ; **Vije ket red galoupad kalz (a-)benn kaoud ur labour** : Il n'était pas nécessaire de beaucoup courir pour trouver du travail *(Kalaner)* ; **Galoup a ra ar gaseg gad hi eubeul** : La jument court avec son poulain *(Pleiben)* ; **Ah yér (o) haloupad, en liberte !** : Ah des poules qui courent, en liberté ! *(Berrien)* ; **'N-ur haloup teuemp d'ar yêr ha vije seder toud an dud !** : Nous rentrions en courant et tout le monde était gai ! *(Skrigneg)* ; **Diwall deus al lorgnassou zo hiriw haloupad an heñchou** : Fais attention aux saloperies qui courent les routes aujourd'hui *(Poullaouen)* ; **Kar forz pe-naos, ni n'eemp ket keid-se da haloupad è hag a anvee toud ar re en-dro, 'n-om anveomp !** : Car peu importe comment, nous nous n'allions pas tant que ça courir non-plus et nous connaissions tous ceux des alentours, nous nous connaissions ! *(Skrigneg)*

- **Galoupad ar vagasinou** : Faire les magasins ; **Un de(v)ezh, ur wech tre vare vise plijadur à 'hond d(a) haloupad ar vagasinou bras, gwel(ed) traou vraw, na panve vïe ket arc'hant… Me(d) gwel(e)t 'nê a ret memes-tra ! A-wechou vijent essêiet da wel(ed) (ha)g-eñ zigoueent** : Une journée, une fois le temps on avait du plaisir à aller faire les grands magasins, voir de belles choses et cela même si on n'avait pas d'argent… Mais vous les voyiez quand-même ! On les essayait parfois pour voir s'ils allaient (vêtements) *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Galoupad oh ober *udb.*** : Se dépêcher de faire *qqchose* ; **Na haloupent ket (é) tond er-maes hañ ! Ha fessonet fall eint 'hat !** : Ils ne se dépêchaient pas se sortir hein ! Ils étaient mal façonnés tiens ! *(Skrigneg)*
- **Galoupad war-lerc'h** : Pourchasser / Courir après ; **Ha heñ, pa haloupon, heñ haloup war ma lerc'h** : Et lui, quand je cours, il me court après *(Skrigneg)* ; **Pa-dal an dra-he oa pad ar vresel oa komañset an avionou da haloup(ad) war-lerc'h ar boched** : Or c'était pendant la guerre que les avions commèrent à pourchasser les boches *(Skrigneg)* ; **Ar mo(d)-se vefont ket gouest da haloupad war hor lerc'h domp** : Comme ça ils ne seront plus capables de nous courir après *(Plonee)* ; **Ar baotred neugn gal'pet war-lerc'h ar merc'hed derc'h-mad hag ar c'holiow war-lerc'h ar bïou ive** : Les garçons ont toujours couru après les filles, et les taureaux derrière les vaches aussi *(Kergrist)*

**GALOUPER** [ga'lupər] : [***galoper*** 1879] n.m. (pl. **-ien** [galu'pɛrjən]) ; Vadrouilleur **/ GALOUPÉRES** [galu'pe:rəz-s] : n.f. (pl. **-ed** [galupɛ're:zəd-t]) ; Vadrouilleuse

**Ur galoupéres é troiñ an heñchou** : Une vadrouilleuse parcourant les routes *(Plouïe)* ; **Ar re-he oa galouperésed, flèperésed !** : Ce sont des coureuses, des bavardes ! *(Kolloreg)* ; **Me voa ket re fur, me oa un tamm galoupéres hañ !** : Je n'étais pas trop sage, j'étais un peu vadrouilleuse hein ! *(Sant-Wazheg)*

- **Galoupéres-paotred** : Coureuse d'hommes ; **Houzh so ur galoupéres-paotred** : C'est une coureuse d'hommes *(Skrigneg)*

**GANIÑ** [gɑ̃:nə] : [***gannein*** 1723 ; ***ganañ*** 1992] vb. ; Mettre au monde / Enfanter / Naître

✗ *syn. vulg.* : ***dirodañ*** ; & *cf.* : ***eneb-garzh***

**Gan(iñ) ur bugel !** : Mettre au monde un enfant ! *(Skrigneg)* ; **Ganet é ar bugel** : L'enfant est né *(Skrigneg)* ; **Ba-amañ on ganet ba'r gêr-m(añ)** : Je suis né ici dans ce village *(Brennilis)* ; **Hounn(ezh) neus gan(et) ur bugel** : Elle a mis au monde un enfant *(Skrigneg)* ; **Marw é-heñw, med 'barzh oa-ñw gan(e)t oa-ñw marw** : Il est mort, mais il était mort-né *(Kleden)* ; **Mi meus bet tri, me(d) ma re zo gan(e)t toud ba'r gêr !** : J'ai eu trois (enfants), mais les miens sont tous nés à la maison ! *(Lokarn)* ; **Ahe oa ganet ar vamm-gozh ? Ya, ganet é ba'h an Uhelgoat** : C'est là qu'est née la grand-mère ? Oui, elle est née à Huelgoat *(Plouïe, Berrien)* ; **N'é ket ganet ba'n ti-te ? N'é ket bet sa(v)et ba'n ti-te ?** : Il n'est pas né dans cette maison-là ? Il n'a pas été élevé dans cette maison ? *(Plouïe)* ; **Deus Duod oagn-hè o-dow, ganet ba Duod o-dow** : Ils étaient tous les deux de Duault, tous les deux nés à Duault *(Duod)* ; **Me zo ganet ba Rest Quelen ya bremañ zo dowzeg la ha tri-ugent so** : Oui je suis né à Rest Quelen il y a maintenant soixante-douze ans *(Lokarn)* ; **Dam ! Me zo ganet barzh Skrigneg !** : Dam ! Je suis né à Scrignac ! *(Skrigneg)* ; **Hezh zo ganet skuizh** : Il est tout le temps fatigué *(Plouïe)* ; **Komêrite, dond da wel ar c'hroedur zo ganet** : La visite à l'accouchée, venir voir le nouveau né *(Sant-Wazheg)* ; **Komêrite, pé vé ganet ar c'hroedur ba ur familh a vé pedet ar c'hamaradésed toud d'e(v)o ur banne kafe** : La visite à l'accouchée, lorsque l'enfant naît dans la famille on invite toutes les amies à boire un coup de café *(Sant-Wazheg)* ; **Dindan pe-seurt steredenn é ganet ?** : Sous quelle étoile est-il né ? *(Poullaouen)* ; **Hag ba kêr lec'h oan-me ganet oa ur**

**wazh hag passeal ba lost ur waremm oa ha ene oa hesk !** : Et au village où je suis né il y avait un ruisseau passant au fond de la garenne, il y avait là de la laîche ! *(Ponvel)* ; **An dra-s(e) oa matresse raog oan ganet !** : C'était peut-être avant que je sois née ! *(Ponvel)*

- **A-neve hanet** ['ne:və,hɑ:nəd-t] : Nouvellement accouchée ; **Me(d) gwich-all zigouee an dra-he ga'r merc'hed a vije 'neve hanet o bugel, vijent flèb !** : Mais autrefois ça arrivait aux femmes qui avaient nouvellement accouché de leur enfant, elles étaient faibles ! *(Skrigneg)*
- **Henn'zh zo ganet (goude ar c'hrampouzh / goude hanternos / deus fin ar si'n / deus penn-kentañ ar su'n)** : Il n'est pas très futé (mot-à-mot : Il est né après les crêpes / après minuit / à la fin de la semaine / au début de la semaine)

**GAOL** ['gɔwəl] ['gawəl] : [vx. br. ***gabl*** ; ***gaul*** 1659] n.m. ; Entrejambe / Fourche

**Ar pod-ribot en he gaol** : La baratte dans son entrejambe *(An Uhelgoat)*

- **Gaol sec'h !** : (insulte) Femme frigide *(Poullaouen)*
- **Ki-gaol** : Obsédé sexuel / Chaud lapin *(Plouïe, Skrigneg)*
- **Lapouss-gaol** : Chaud lapin ; **Hezh so ur lapouss-gaol** : C'est un chaud lapin *(Skrigneg)*
- **Laezh-gaol** : (du) Sperme (lait d'entrejambe) ; **Laezh-gaol da haolañ ha da zihaoli(a)ta** : Du lait d'entrejambe pour enjamber et finir d'enjamber *(An Uhelgoat)*

**GAOLIAÑ** ['gɔwl(j)ə] : [***gauli*** 1732 ; ***gaolia*** 1925] vb. ; Fourcher / Enjamber

**Laezh-gaol da haolañ ha da zihaoli(a)ta** : Du lait d'entrejambe pour enjamber et finir d'enjamber *(An Uhelgoat)*

**GAOLIATA** [gɔwl'(j)atə] : [***gaoliata*** 1876] vb. ; Enjamber / Chevaucher

**GAR** [gɑ:r] : [***gar*** 1889] n.f. (le **g** ne mute pas après l'article) ; Gare

✗ *m. comp.* : ***ti-gar***

**War kê gar Kareis** : Sur le quai de la gare de Carhaix *(An Uhelgoat)* ; **Aet da brenañ ar bilhejou d'ar gar** : Parti acheter les billets à la gare *(Poullaouen)* ; **Me ma owen pugur oa aet tram ar gar** : J'avais peur puisqu'il était allé jusqu'à la gare *(Lokmarïa)* ; **Dac'h Brennilis amañ 'h ee ! Deuh ar gar Brennilis** : Il allait de Brennilis ici ! De la gare de Brennilis *(Brennilis)* ; **Ha goud(e)-se tre da-beked ar gar 'haloup war e lerc'h...** : Et ensuite jusque la gare à courir après... *(Lokmarïa)* ; **Ya patates vije gwerzhet i(v)e ha d'ar gar, vije kasset ar patates d'ar gar, Pont Ar C'houssic** : Oui on vendait aussi des patates et à la gare, on envoyait les patates à la gare, Pont Ar C'houssic (Scrignac) *(Berrien)* ; **Na treujet amañ c'hoazh ha aet d'ar gar ! Te gav dit oa'i ket 'h aretet ahe !** : Il avait traversé ici encore et parti à la gare ! Et tu crois qu'elle s'était arrêtée là ! *(Lokmarïa)* ; **Gar Lokmarïa oa ur siri neuhe d'ar poent-se, 'trailhañ koat ah(e) ! Neuhe oa kalz sirïou !** : Il y avait alors à cette époque-là une scierie à la gare de Locmaria-Berrien, on hachait du bois là ! Il y avait alors beaucoup de scieries ! *(An Uhelgoat)* ; **Ahe oa ar varrierenn, ma vïe bet daw domp mond da bek(ed) ar gar dé gemer an treñ mïemp bet owen** : La barrière était là, s'il avait fallu que nous allions jusque la gare pour prendre le train, nous aurions eu peur *(Kergloff)* ; **Ahe oa gwraet an dra-he (e)vid digass(ed) ar mouded deuh an dourbierenn da-beked gar Brennilis amañ** : Là on faisait ça pour envoyer la tourbe de la tourbière jusqu'à la gare de Brennilis ici *(Brennilis)*

**GAR** [gɑ:r] : [***garr*** 1499] n.f. ; Jambe (**(an) DIWHAR** ['di.w(ə/u)r] : (les) Deux jambes)

**Ha sterdet o diwh(a)r dê, me(d) ar mïañ ma vije gallet blam dê pa(ss) reumüiñ !** : Et on leur serrait les deux jambes, mais le plus qu'on pouvait pour qu'ils ne remuent pas ! *(Skrigneg)* ; **Daon ! Kass(e)t oa d'an ospital da lakad platr blam d'i ziwh'r da gregiñ mad goude** : Dam ! Il fut amené à l'hôpital pour mettre un plâtre pour que ses jambes prennent bien après *(Skrigneg)* ; **Un aksidant na bet-heñw ga e gar ha na g(w)raet un dra m(e)nneket d'e gar (e)n-ur labour(a)d** : Il eut un accident à la jambe, il s'était fait quelque chose à la jambe en travaillant *(Kleden)* ; **Pugur é pinvidig, houzoh walc'h ha hete hemañ neus kemed o(be)r ur sell d'o(be)r hag eint prest da goueo toud 'tre i ziwhar !** : Puisqu'il est riche, vous savez bien, il n'a donc qu'un regard à faire et elle sont toutes prêtes à tomber entre ses jambes ! *(Skrigneg)* ; **Pe direnket un dra bennaket ba'h an eskern pe un dra bennaket ha mod-all vije laret ma vije bet troc'het e ves daoñ, pe traou ar mod-se, pe friket e ves daoñ pe un dra bennaket, pe e zorn pe e har, forz-petra** : Ou quelque chose de dérangé dans les os ou quelque chose et sinon on disait s'il s'était coupé le doigt, ou des choses comme ça, ou écrasé le doigt ou quelque chose, ou sa main ou sa jambe, peu importe *(Plouïe)* ; **Oa ket libr, noa ur har vall hall kaoud, petram ur vrec'h fall** : Il n'était pas parfait, il avait une mauvaise jambe, ou un mauvais bras *(Ponvel)* ; **Ah ya ! An jistr a goue ba i ziwhar hag a droc'h an nerzh daoñ** : Ah oui ! Le cidre lui coupe les jambes et lui enlève toute force *(Skrigneg)* ; **Ah ya ! Kar ma vije aet war-gein ar veuc'h vije aet ar blew 'tre hi diwhar ! Ar re-he a stag 'ha !** : Ah oui ! Car si elle était allée sur le dos de la vache, les poils seraient allés entre ses jambes ! Ils collent ma foi ! *(Skrigneg)*

- **Be digor e ziwhar** : Avoir les jambes arquées ; **Pudur vije lar(e)t blamed dê pass beañ kamm ! Pass beañ digor o diwh'r** ['di.wur] **pa valechent** : Puisqu'on disait pour qu'ils ne soient pas boiteux ! Qu'ils n'aient pas les jambes arquées lorsqu'ils marcheraient *(Skrigneg)*
- **Gar e vragou** : Le bas de son pantalon ; **Droñsegn o mañch ma vise war o brec'h, petrame ma vise war o har droñsegn gar o bragou** : Ils retroussaient leur manche si c'était sur leur bras, ou-bien si c'était sur leur mollet ils retroussaient le bas de leur pantalon *(Sant-Wazheg)*
- **Klipenn ar har** : Le devant de la jambe ; **Tap ur flipenn war klipenn da har** : Prends un sur le devant de ta jambe *(Poullaouen)*
- **Skañw he gar** : La cuisse légère ; **Houzh oa un tamm bihen skañw he gar** : Elle avait un peu la cuisse légère *(An Uhelgoat)*

➢ **Torriñ e har** : Se casser la jambe ; **Gou(de)-se ma gwas oa 'n-om laket da ev(añ), heñ na bet torret e har** : Ensuite mon mari se mit à boire, il s'était cassé la jambe *(Plonee)* ; **Gwel a rañw 'han't 'ha mond war hezh ! Ma heus ket c'hoant da derriñ da har...** : Je te vois bien monter dessus ! Si tu veux te casser la jambe... *(Skrigneg)*

**GARD** [gard-t] : [***gard*** 1633] n.m. (pl. **-ou** ['gardu]) ; Garde

**Matreh(e) oa-heñw 'r memes gard ha heñ oa gwelet-fall ba Laz !** : C'était peut-être le même garde et il était mal vu à Laz *(Laz)* ; **Ha pet(r)a nôa gwraet ar gard ? Les(k) ar c'heseg maes, dac'h krow-ar-c'heseg ma peus c'ho(a)nt** : Et qu'avait fait le garde ? Laisser les chevaux dehors, (hors) de l'étable si tu veux *(Laz)* ; **Oh gardou ? Oh ! Ar re-h(e) oa seizh pe eizh ah(e) 'tre ar maner ha toud ah(e) his-s(e), ah yè ! Oah ket gouest mond da gac'h(a)d, ar re-h(e) teue maes** : Oh des gardes ? Oh ! Ils étaient sept ou huit là entre le château et tout là-même, ah oui ! Vous ne pouviez pas aller chier qu'ils sortaient *(Laz)*

➢ **Gard war ar c'hoat** : Garde forestier ; **Hezh oè gard war ar c'hoèt ba Kergrist** : Il était garde forestier à Kergrist *(Kergrist)*

**GARDIAN / GARDÏAN** ['gardjɑ̃n] [gar'dijən] : [***gardian*** 1499] n.m. (pl. **-ed** [gar'djɑ̃:nəd-t]) ; Gardien

**Klêt vije tambourin ar gardian ba'r prajeier oh embann ar c'hêleier neve** : On entendait le tambourin des gardiens dans les prés publiant les nouvelles *(An Uhelgoat)* ; **Oa kim ur gardïan 'ha ! Ha neus gwraet toud i amzer ahe, 'n hi(ni) zo bet 'tiwoull ahe** : Il n'y avait qu'un gardien ! Et il a fait tout son temps là, celui qui surveillait là *(Brennilis)*

**GARD-MAÑJE** [gardə'mɑ̃:ʒe] : [***gard-mañch*** 2005] n.m. ; Garde-manger

**Digasset ganec'h ar pakad bleud deus ar gard-mañje** : Rapportez le paquet de farine du garde-manger ! *(Poullaouen)* ; **An orejou war ar gard-mañje** : Les portes sur le garde-manger *(Ponvel)* ; **Ha vise laket orejer (e)vel vé war ar gard-mañje neu'n** : Et on mettait alors des portes comme sur le garde-manger *(Ponvel)*

**GARGEN** ['gargən] : [***gargen*** 1931] n.m. ; Jambière / Jambe de pantalon

**Benn ar fin oa lampet ur logodenn herve ba gargen ma bragou hag ar logodenn d'an nec'h ! Pé oa e(rr)o ga ma senturenn a oa komañset dé ziskrapad** : Au final une souris avait sauté paraît-il dans la jambe de mon pantalon et elle monta ! Lorsqu'elle arriva à ma ceinture elle commença à gratter *(Ponvel)*

**GARIDENN / KARIDENN** [gar'i:dən] [kar'i:dən] : [***garidenn*** 1927] n.f. (pl. **-ou** [gari'dɛnu] **-ow** [kari'dɛnɔw]) ; Passage par-dessus un talus / Passage de lapins / Galerie

✗ *syn.* : ***arroudenn***

**Amañ so garidennou** : Il y a ici des passages de lapins *(Kergrist)*

**GARIFOUL** [ga'riful] : [***garit*** 1499 + ***foulin*** 1732] n.m. (pl. **-ou** [gari'fulu]) ; Passage / Piste

➢ **Garifoul-lapin** : Passage à lapin ; **Bremañ 'h amp da lak ar lass ba'r garifoul-lapin** : Maintenant on va mettre le collet dans le passage à lapin *(Plouïe)*

**GARMAL** ['garməl] : [***garmi*** 1659] vb. ; Crier (en pleurant) (cf. **BLEJAL**)

**Garm gwal greñw, greden ket !** : Crier très fort, je n'osais pas ! *(An Uhelgoat)*

**GARW** [garw] [gɑ:r] : [***garu*** 1464] ad. ; Rêche / Âpre / Rude / Rugueux (-se)

**Plous gar'** : De la paille rêche *(Kergrist)*

**GARZH** [garz] : [***garz*** 1499] n.f. (pl. **girji** ['girʒi] **girzhi** ['girzi] **girj(i)er** ['girʒ(j)ər]) ; Dépotoir / Haie / Talus

**Dreist d'ar girji** : Par-dessus les haies *(Plouïe)* ; **Chet an dra-he ba'r harzh !** : Jette ça dans le talus ! *(Plouïe)* ; **Ah(e) oa ur bern stalvêr(e)d ba'r girjer ! Lem a vije an àer(e)d 'è** : Là il y avait énormément de tritons dans les talus ! Là où les vipères étaient aussi *(Skrigneg)* ; **Ha dalc'h mad d'ar sifelenn da owen chomfe ar stoup toud deuh ar girjer** : Et la sangle bien en main de peur que l'étoupe reste accrochée aux talus (boisés) *(An Uhelgoat)* ; **É treujiñ girjer, gwinojennou ha dour** : Traversant les haies, les sentiers et l'eau *(Poullaouen)* ; **Ar preñved vé ka(ve)t ba'r girjer, ar lamperien !** : Les vers que l'on trouve dans les talus, les asticots ! *(Skrigneg)* ; **Ta-hi heget da rastellad ar harzh dre-as(e) (e)vid kaoud man hag neu'n deliou marw** : Elle devient obligée de râteler la haie par là pour avoir de la mousse et donc des feuilles mortes *(Motre)* ; **Heñzh na gwel(e)t ar plac'h yowank, hi benn ba'r harzh hag hi rèr da'n nec'h** : Il vit la jeune fille, la tête dans la haie et le cul en l'air *(Kleden)* ; **Alïes bord ar harzh heñ !** : Souvent au bord des talus hein ! *(Kallag)* ; **Gwraet vije trukou ! Eh ! Ha pa vije ka(v)et vïou ba'h ar harzh, pudur ar yir 'h ee da zoiñ ba'h ar girjer partoud, pugur vïent in liberte** : On faisait des arnaques ! Eh ! Et lorsqu'on trouvait des œufs dans la haie, puisque les poules allaient pondre partout dans les haies, puisqu'elles étaient en liberté *(Skrigneg)* ; **Ha pé vïent aet maes an ti pé vïent aet, (a-)benn mond ba'n hent, komañs mond d'an traoñ ha vije chet(et) ba kost ar harzh** : Et lorsqu'ils arrivaient hors de la maison lorsqu'ils partaient, avant de prendre la route, commençant à descendre et c'était jeté à côté du talus *(Poullaouen)* ; **Troc'het mamp fichellou-keuneud ba ur harzh** : Nous avions coupé des fiches de branchage dans le taillis *(An Uhelgoat)* ; **Koat, tiharzhadur, (e)vid toud, (e)vid diharzhadur vïe mem kostïou ar girji** : Du bois, des émondes, pour tout, pour des émondes qui étaient même sur les côtés des taillis *(Poullaouen)* ; **Peliet ar harzh da lakad fleur** : Le taillis nettoyé pour y mettre des fleurs *(Poullaouen)* ; **D'ar mar(e)-se oa ket dija kalz girji amañ c'hoazh ha oa gwraet pemp mil vagodenn ur blavezh ha oa komañs troc'ho 'nê ga'n hach** : Déjà à cette époque il n'y avait pas

beaucoup de taillis et on faisait cinq mille fagots l'an et on commençait à les couper à la hache *(Pluskelleg)* ; **Teue an dud war ar girji da sell deusountoñ passeal** : Les gens venaient sur les talus le voir passer *(Skrigneg)* ; **Un devezh, ma haotr-kaezh-mañ, oa deut tud da weled 'naoñ war ar harzh ha hemañ a ree kement a sin dê, na ket gwelet ha oa e(rr)o ba'h ur poull-dour !** : Un jour, mon pauvre, des gens vinrent sur le talus le voir et il leur faisait tellement de signes, il n'avait pas vu et arriva dans une mare d'eau ! *(Skrigneg)* ; **Ha bremañ ma'hat vé ket gwerzhet koat kin, kar n'eus ket girzhi kin, pilet toud** : Et maintenant on ne vend probablement plus de bois, car il n'y a plus de taillis, tout est abattu ! *(Kleden)* ; **Ah ya ! As(e) vis(e) red diharzhañ mad ! Ras ar harzh !** : Ah oui ! Là il fallait bien défricher ! Au ras du talus ! *(Karnod)* ; **Med klêt meus bet memes-tra lared gad hom mamm-gozh, pugur oa krennardenn p(a) oa ba Botcol : Oa ket girjer ba'r lanneier ase !** : Mais j'ai quand-même entendu dire par ma grand-mère, puisqu'elle était adolescente lorsqu'elle était à Botcol : Il n'y avait pas de talus là dans les landes *(Sant-Nigouden)*

- **Lapouss-garzh** : Bâtard ; **Hounn(ezh) na bet ur lapouss-garzh !** : Elle a eu un bâtard ! *(Plouïe)* ; **Hezh so ur lapouss-garzh 'e !** : C'est aussi un bâtard ! *(Plouïe)*

**GASINIÉRES** [gazi'nje:rəz-s] : n.f. ; Gazinière

**Distribilh deus ar gasiniéres** : En suspens contre la gazinière *(Plouïe)*

**GASOJEN** [ga'zo:ʒən] : n.m. ; Gazogène

**An neubeud kamionetennou oa 'h eent en-dro (ne)med ga gasojen** : Les quelques camionnettes ne fonctionnaient qu'au gazogène *(An Uhelgoat)*

**GAST** [(')gast] : [***gast*** 1499] n.f. & interj. ; Putain / Pute (cf. **KOUTIG** ; **LOUSENN** ; **KAÑFANTENN-LOUS**)

**Gast rosell !** : Putain de rabot ! *(Brennilis)* ; **Gast daw é goûd piw é hennezh 'ha memes-tra !** : Putain il faut qu'on sache qui c'est quand-même ! *(Ar Fouillez)* ; **Partïet oa ar hast kozh-se kuit se gad hemañ, paotr !** : Cette vielle pute tailla la route avec lui, mon gars ! *(Ponvel)* ; **Med gast an traou 'h ee fall war ar maes** : Mais putain les affaires allaient mal à la campagne *(Landelo)* ; **Ah gast ! Ya 'vat ! Mond a rin !** : Ah putain ! Oui alors ! Je viendrai *(Landelo)* ; **Gast ! Ha deut ur pezh-owr dèoñ da-beked ahe c'hoazh** : Putain ! Et voilà qu'une pièce d'or fit son apparition jusque-là *(Plonee)* ; **Gast ! Med te oar brezhoneg hañ** : Putain ! Mais toi tu sais le breton hein *(Berrien)* ; **Gast ! Lar (a)n otrou** : Putain ! Dit le monsieur *(Plonee)* ; **Mallozh gast !** : Putain de bordel ! *(Plonee)* ; **Eo gast !** : Putain si ! *(Plouïe)* ; **Nann 'ha gast !** : Ah putain non ma foi ! *(Plouïe)* ; **Biken n'yein di gast !** : Putain je n'y mettrai jamais les pieds ! *(Pleiben)* ; **Gast ! Daw é mond (a)darre !** : Putain ! Il faut encore aller ! *(Plonee)* ; **Oh gast ! Eizhte pe deg tevezh 'benn a gomañse neuhe** : Oh putain ! Huit ou dix jours avant qu'il ne commence alors *(Skrigneg)* ; **Nann heñ na ket keuñ, heñ ouïe gast oh o(be)r petra oa-hañw** : Non il n'eût pas de regret, putain il savait ce qu'il faisait *(Landelo)* ; **Gast ! Hezh so ur paotr 'ha ! N'eus ket kalz a c'hoarïou gantoñ** : Putain ! Ça c'est un gars ma foi ! On ne s'amuse pas beaucoup avec lui *(Skrigneg)* ; **Med chilow 'ta gast 'ha !** : Mais putain écoute dont ! *(Ar Fouilhez)*

- **Petra-ar-hast… ?** : (mais) Que diable… ? ; **Pet'a-'r-hast en(e) ?!** : Mais que diable se passe-t-il là ?! *(Laz)* ; **Med petra-ar-hast zo amañ gi-mañ ?!** : Mais que diable se passe-t-il ici ?! *(Landelo)*
- **Penn-gast** : Salopard ; **Hemañ zo ur penn-gast !** : C'est un salopard *(Poullaouen)*
- **Piw-ar-hast ?** : Qui diable ? ; **Ga piw-ar-hast é-hañw aet ?!** : Qui diable l'a dérobé ?! *(Landelo)* ; **Piw-ar-hast é hezh ?!?** : Qui diable est-il ?!? *(Ar Fouillez)*

**GASTOWA** [gas'towə] : [***gastâoui*** 1716] vb. ; Faire le putassier / Courir les chiennes (chaleurs)

**Ur c'hi é hastowa dre ar bourk** : Un chien courant les chiennes par le bourg *(Poullaouen)*

**GATO** ['gato] : [***gato*** 1992] n.m. (pl. **-iou** [ga'toju] sing. **-enn** [ga'to:ən]) ; Gâteau de pâtisserie

**Gatoiou ?** : Des gâteaux ? *(Berrien)* ; **Daw é dibiñ 'naoñ hañ ! Hemañ é gato ar sul** : Il faut le manger hein ! C'est le gâteau du dimanche *(Plouïe)* ; **Gwraet meus ur gatôenn ahe ga gwinizh-tu** : Là j'ai fait un gâteau au sarrasin *(Skrigneg)* ; **Ha oamp bet 'h ev(añ) ar c'hafe neuhe (a)ssames gate ha namp bet krampouzh, bet mamp bet gatoiou, bet mamp bet beb sort…** : Et nous sommes alors allés boire le café avec eux et nous avons eu des crêpes, nous avons eu des gâteaux, nous avons eu toute sorte… *(Plonee)* ; **Me ga(v)e mad toud ar pezh oa krampouzh ha gatoiou, pugur ga(v)on ket mad ar gwin nag ar jistr, sete an traou-s(e) a ga(v)en mad !** : J'aimais tout ce qui concerne crêpes et gâteaux, puisque je n'aime pas le vin ni le cidre, donc j'aimais ces choses-là ! *(Skrigneg)*

**GAVOTENN** [ga'votən] : [***gavottenn*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [gavo'tɛnu]) ; Gavotte (cf. **DAÑS-AN-DRO**)

**Laret a vé dit pa vês kontañ ha surtoud kontañ a-wichou deuh ar gavotenn** : On te dit quand on raconte et surtout parfois quand on parle de la gavotte *(Plourac'h)* ; **Med gavotenn ar Poher ne ouïon ket petra (a)n-hini é** : Mais la gavotte du Poher je ne sais pas ce que c'est *(Plourac'h)* ; **Kar barzh ar gavotennou-se a feus gavotenn Kereis a vé gwraet in dow-ha-tri** : Mais dans ces gavottes tu as la gavotte de Carhaix qui se fait en deux-et-trois *(Plourac'h)* ; **Keuñ d'o bro nagn eñvantet ar musik (e)vi(d) ar gavotenn** : Regrettant leur pays ils avaient inventé la musique pour la gavotte *(Skrigneg)* ; **N'é ket ur gavotenn vraw é med pass da reiñ kalz kalz kalz startijenn d'an dud** : Ce n'est pas une belle gavotte mais ne donnant pas beaucoup beaucoup d'énergie aux gens *(Plourac'h)* ; **Hag, gavotenn Uhelgoat me lake honn(e)zh gavotenn ar *montagne*** : Et, la gavotte d'Huelgoat je la place gavotte-montagne *(Plourac'h)* ; **Gavotenn Kalaner, (e)vid pass lared Kallag, kar Kallag so ba ar bord deusontañ, Kalaner zo ba ar c'hreis, a zo ur gavotenn ur mod-all c'hoazh** : La gavotte de Calanhel, pour pas dire Callac car Callac est au bord, Calanhel est au centre, est encore une gavotte d'un autre style *(Plourac'h)*

**GAWR / GOWR** ['gawər] ['gɔwər] : [vx. br. ***gabr*** ; ***gaffr*** 1499] n.f. (pl. **gewr** [gɛwr] **gowriked** [gɔw'rikəd-t] **gawriked** [gaw'rikəd-t]) ; Chèvre

**Ba'r park zo gowriked** : Il y a des chèvres dans le champ *(Lannedern)* ; **Laezh ma c'hawr 'o rôet da bugel Vañch An Noan** : Le lait de ma chèvre ira à l'enfant de Fañch An Noan *(Plourac'h)*

**GAZ** [gɑ:z] : [***gaz*** 1909] n.m. ; (du / des) Gaz

**Ya, marw é-hi, ga'r gaz** : Oui, elle est morte, à cause des gaz ! *(Kareis)* ; **Un dachenn oa ha' vis(e) daw toullañ ba-lec'h tàe ar gaz maes pet(r)a !** : Il y avait une zone par laquelle les gaz s'échappaient qu'il fallait percer quoi ! *(Kareis)* ; **An trokar oa 'vel ur goutell, 'vel ur goutell vras, seulamant un toull oa barzh, c'hwi dennè hezh maes, ar mo(d)-se tàe ar gaz maes** : Le trocart était comme un couteau, comme un grand couteau, seulement il y avait un trou dedans, vous l'extrayiez, c'était ainsi que les gaz s'échappaient *(Kareis)*

**GÊ** [gɛ:] : [***gae*** 1499] ad. ; Gai (-e)

**Bremañ an oto, mond ga'n dra-he n'é ket gê kén, nann ha bremañ (e)ma toud ba'n otoiou** : Maintenant l'auto, ce n'est plus très gai d'aller avec ça, non et maintenant on est tous en auto *(Sant-Wazheg)* ; **Mond ga'n oto n'é ket gê kén** : Aller en auto ce n'est plus gai *(Sant-Wazheg)* ; **Vïe an dud ba'r parkeier (o) c'hwitellad, kanañ hag vent gê** : Les gens étaient dans les champs sifflant, chantant et ils étaient gais *(Sant-Wazheg)*

**GEDAL** ['ge:dəl] : vb. ; Épier / Guetter (cf. **YEDAL**)

**GEISOU** ['gɛjzu] : [cf. ***gueys*** 1732] n.pl. (pl. **-ou** ['gɛjzu]) ; Manières / Simagrées / & pl. Préludes (sex.) / Chauffe (sex.) (cf. **ARDOU** ; **ARVEIOU**)

**Hemañ a ra geisou** : Il fait des simagrées *(Poullaouen)* ; **Hag un tamm geis oa gwraet daoñ 'e** : Et elle le chauffa un peu aussi *(Landelo)* ; **Hei komañs ober memes geisou gantoñ** : Elle commença à lui faire les mêmes préludes *(Landelo)* ; **Voa desket domp o(be)r beb sort geisou toud** : On nous apprit à faire toute sorte de simagrées *(Pleiben)* ; **Dond a reent ba'n ti 'n-ur o(be)r ur bern geisou ha jestrou da lared nijent sec'hed** : Ils venaient dans la maison en faisant un tas de simagrées et de gestes pour dire qu'ils avaient soifs *(An Uhelgoat)*

**GELVEN / GALVEN** ['gɛlvən] ['ɟɛlvən] ['galvən] : [***gueluer*** XVI[e] ; ***galüein*** 1732] vb. ; Appeler / Faire venir

**Gelv ar vetrinêr !** : Appeler le vétérinaire ! *(Kareis)* ; **Ha noè gelvet jañdermed da vintin pé oaint sa(v)et** : Et il appela les gendarmes le matin quand ils étaient levés *(Kergrist)* ; **Hag an Ankou na gelvet himañ d'ond d'i gaoud** : Et l'Ankou l'appela pour venir le trouver *(Berrien)* ; **Ha pé po emm deuhouin, c'hwi helvo (aha)non** : Et lorsque tu auras besoin de moi, tu m'appelleras *(Plonee)* ; **Set(u) oa gelvet ar fliked, re Gastellin** : On appela donc les flics, ceux de Chateaulin *(Kolloreg)* ; **Mi helva (a)naoñ** : Je l'appelle *(Kergrist)* ; **Set(u) neuhe mamp gelvet re ar bourk da lak ar c'hloc'h d'ond en-dro (e)vid gelved tud d'ond da jikour (a)ha(n)on da lao an tan** : Nous avons donc alors appelé ceux du bourg pour qu'ils fassent sonner la cloche pour appeler les gens à ma rescousse pour éteindre le feu *(Plouïe)* ; **Me meus c'hoant a-walc'h da helv (a)nèoñ 'ha** : Ma foi j'ai bien envie de l'appeler *(Plonee)* ; **Ma vïen bet fall ma gelv(et) ar *gendarm'rie* da lakad despun (aha)nah !** : Si j'avais été mauvaise j'aurais appelé la gendarmerie afin qu'ils vous ramassent *(Plonee)* ; **Hag mé sad oa aet d'ar bresel 'benn-neuhe, oa gelvet eizht(e) a-raog ba mis-eos(t)** : Et pour-lors mon père était parti à la guerre, il fut appelé huit jours avant au mois d'août *(Laz)* ; **Me helve ar medissin, ur wech oun bet, baden ket gantoñ ha vïe kasset da Gemper, d'an ospital !** : J'appelai le médecin, j'ai été une fois, je n'en pouvais plus à cause de lui et il fut amené à Quimper, à l'hôpital ! *(Plonee)* ; **Ha me a helve (a)naoñ hag a souet** : Je l'appelai et lui souhaitai *(Skrigneg)* ; **Pa yud ar c'hi deus an noñs ! Hemañ zo 'helven an Ankou da zond da gerc'hed un dèn** : Lorsque le chien hurle la nuit ! Il appelle l'Ankou pour venir chercher une personne *(Skrigneg)*

- **Be gelvet da veañ** : Être appelé (-e) à être ; **Mar vé ar vresel, Brest zo ur gêr hag a zo gelvet** ['ɟɛlvəd-t] **da veañ bet distrujet** : S'il y a la guerre, Brest est une ville appelée à être détruite *(Berrien)*

**GEO** [gɛw] : interj. ; Si ! (cf. **YEO**)

**GER / GIR** [ge:r] [gi:r] : [***guer*** 1499] n.m. (pl. **-iou** ['gerju] ['girju]) ; Mot / Parole (cf. **KOMZ** ; **POS**)

**Kalz giriou difer(añ)s** : Beaucoup de mots différents *(Lannedern)* ; **Matrehe lec'h-all zo muioc'h a giriou** : Peut-être ailleurs y a-t-il plus de mots *(Lannedern)*

- **Ar penn-divé deus ur ger** : La désinence d'un mot ; **Hag an « Nac'h- » zo ur lodenn deus ar ger manac'h, ar penn-divé deus ar ger manac'h** : Et le « nac'h » est une partie du mot « manac'h », la désinence du mot « manac'h » *(Lennon)*

**GEVRED** ['gewərd-t] : [***gueffret*** 1499] n.m. ; Sud-est

**GID** [gi:d-t] : [***guyt*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['gi:du]) ; Guide / & pl. (cf. **gidou**)

**Alïes vé ur gid da rañsegn anê** : Il y a souvent un guide pour les renseigner *(Skrigneg)* ; **Dam a-se a vé, ba-lem (e)mon labourad vé ur gid alïes** : C'est pourquoi il y a, où nous travaillons il y a souvent un guide *(Skrigneg)*

**GIDAÑ** ['gi:də] : [***guidafu*** 1565] vb. ; Guider

**Set(u) ar gidou vïe ganoc'h (e)vid gidañ (a)nê** : Vous aviez donc les guides pour les guider quoi *(Plonee)*

**GIDOU / GIJOU** ['giːdu] ['ɟiːdu] ['giːʒu] : [***gideu*** 1907] n.pl. ; Guides (harnachement des chevaux)

**Ren ga'r gidou petram ar chô yee ba'n ant** : Conduire avec les guides ou-bien le cheval allait dans le sillon *(Plonee)* ; **Set(u) ar gidou vïe ganoc'h (e)vid gidañ (a)nê** : Vous aviez donc les guides pour les guider quoi *(Plonee)* ; **Hag ur gijou, ur gijou-lèr pet(r)am ur gijou kerded** : Et des guides, des guides en cuir ou-bien des guides tressés *(Skrigneg)* ; **Me, krog ba'r gijou, leuske (a)nèi da gemer an drot** : Moi, tenant les guides, je la laissais prendre le trot *(An Uhelgoat)* ; **Me vije ga'r gijou ha ma zad vije krog ba'r c'habes(t) ba-kichenn o venn** : Je tenais les guides et mon père le licol à proximité de leur tête *(Skrigneg)* ; **Ha goud(e)-se neu'n ar sparl bras oa ur gid ha heñzh é ar regulater** : Et donc ensuite le grand palonnier était le guide et c'était le régulateur *(Kleden)* ; **Pé vïeh 'c'hwénn(añ) pet(r)am 'touariñ (a)val-(d)ouar, c'hwi vïe ba-dreñw, c'hwi ba'r gidou** ['ɟiːdu] : Lorsque vous sarcliez ou que vous butiez les pommes de terre, vous étiez à l'arrière, tenant les guides *(Speied)*

**GILHOTIN / GWILHOTIN** [gi'ʎotən] [gɥi'ʎotən] : [***gillotin*** 1847] n.f. & n.m. (pl. **-ou** [giʎo'tinu] [gɥiʎo'tinu]) ; Croissant (à couper la lande)

**Neuse vise drailhet lann ga'r gwilhotin** : Alors on hachait l'ajonc munis du croissant *(Plouïe)*

**GIN / YIN** [gin] [ɟin] [yin] [gɥin] : [***guin*** 1732] ad. ; (**b'an tu (g/y)in**) À l'envers / & n.m. ; (**tu-(g/y)in**) Envers

- **Ba'n tu yin** : À l'envers *(Kergrist)*
- **War an tu-gin** : À l'envers ; **Gwich-all lod, pa 'n-om ga(v)e tud, pa vije lous o zavañjer, a lake 'naoñ war an tu-gin** [ty'gɥin] **blam daoñ da ve net !** : Autrefois certains, lorsque du monde arrivait et que leur tablier était sale, le mettait à l'envers afin qu'il soit propre ! *(Skrigneg)*

**GINOU / GENOU** ['giːnu] ['geːnu] : [vx. br. ***genou***] n.m. (pl. **-iou** [gi'nuju]) ; Bouche / Gueule / Ouverture (de récipients) / Embouchure / Face

**An den flaw-mañ ne sarr genou e-bed** : Ce sans-gêne ne la ferme jamais *(Rostrenn)* ; **Tramouilhañ 'nê barzh da hinou** : Les ramollir dans sa bouche *(Skrigneg)* ; **Set(u) ma soñjet plantañ ar vusuilh daoñ ba e hinou** : J'avais donc pensé lui enfoncer le fusil dans la gueule *(Poullaouen)* ; **Ar fleur(e)nn vije a-peu-prè 'vel ginou ar wer(e)nn ahe gis-se** : La fleure était à-peu-près comme l'ouverture du verre là comme ça *(Skrigneg)* ; **Ha daon ! Sterd(e)t dê ba o ginou, oa sterdet ! Sete oa ket 'vid dond mae(s) o ginou** : Ah dam ! C'était serré dans leur bouche, c'était serré ! Ça ne pouvait donc pas sortir de leur bouche ! *(Skrigneg)* ; **Cherr an nor, cherr an nor ! – Ya damai vo cherr(et) an nor ha da hinou (iv)e !** : Ferme la porte, ferme la porte ! – Oui tout à l'heure on va fermer la porte et ta bouche également ! *(An Uhelgoat)* ; **D(a)-zigentañ pé vijent bihen vij(e) ket laket ar brid dê, kar ar brid oa kaled a-walc'h dê ba o ginou** : Premièrement lorsqu'ils étaient petits on ne leur mettait pas la bride, car la bride était relativement dure pour leur gueule *(Skrigneg)* ; **Ar bass hag ar c'hulier ! Heñ servijè da gass (a-)dreñw, heñ, ma 'h ee re ar c'harr, ar c'harr re (a-)raog vïe lar(et) d'ar marc'h : « Ale ri ! » Hag ba i brid jech anaoñ war i hinou da gass ar c'harr (a-)dreñw** : La sellette et l'avaloir ! Il servait à amener vers l'arrière, il, si la charrette allait trop, la charrette allait trop en avant on disait au cheval : « Allez en arrière ! » Et par la bride on tirait sur sa gueule pour amener la charrette en arrière *(Kleden)* ; **Ro ur sklaboussad d'ar greussad ha jerr e hinou** : Donner un gnon au gosse et lui fermer son clapet *(Poullaouen)* ; **Staon e hinou** : Le palais de la bouche *(Poullaouen)* ; **Frotañ un tamm mel dê deus o ginou un tamm bihen...** : Leur frotter un peu de miel sur la bouche, un petit peu... *(Ponvel)* ; **Red é demp 'ha treiñ hom zeod ba hom ginou meur a wich 'benn lar forz-petra !** : Ma foi, il nous faut tourner notre langue maintes fois dans notre bouche avant de dire n'importe quoi ! *(Skrigneg)* ; **Ha oan o selled, an dour 'tiveriñ deus ma ginou, ma c'hoant da gaoud un tamm deuh ar vïou-fritet a oa fritet dê** : Et je regardais, de l'eau qui dégoulinait de ma bouche, j'avais envie d'avoir un peu de l'omelette qu'on leur faisait *(Skrigneg)*

- **Astenn e hinou** : Se mêler de tout ; **Houmañ zo deut ahe da astenn he ginou** : Elle est venue pour se mêler de tout, faire sa commère *(Plouïe)*
- **Be ba ginou toud** : Ne faire que parler ; **Hezh so ba ginou toud** : Il ne fait que parler *(Kleden)*
- **Be kalz ginou gantoñ o + *vb.*** : Avoir du bagout pour + *vb.* ; **Bigwale kalz ginou gate 'vabilhañ** : Des enfants ayant du bagout pour bavarder *(Poullaouen)*
- **Digor (frank) e hinou** : La bouche (grande) ouverte / Bâiller (franchement) ; **Chom a ra ahe digor e hinou evel un alvaon** : Il reste là la bouche ouverte comme un ahuri *(Plouïe)* ; **Digoret frank e hinou gantoñ** : La bouche grande ouverte *(Poullaouen)* ; **Ha me oa digor ma ginou ganiñ ene, med ma ginou oa 'tizourenniñ 'sell(ed) deusoute 'tibiñ ar vïou-fritet** : Et j'avais là la bouche ouverte, mais je salivais en les regardant mangers l'omelette *(Skrigneg)*
- **Digor-ginou** ['diːgɔr'giːnu] : Bâillement ; **Gwraet na un digor-ginou** : Il avait fait un bâillement *(Lannedern)*
- **Dond an doñjer deus e hinou** : Avoir la nausée ; **Me lar dit an hi(ni) 'h eche d'o(be)r i fritadenn-vïou kara, ma'hat teuche an doñjer deuh i hinou !** : Je peux te dire que celui qui irait faire une omelette n'est-ce pas, il aurait probablement la nausée ! *(Skrigneg)*
- **Dond dour (deus / war) e hinou** : L'eau qui vient à la bouche ; **Oy mi tàe an dour war ma ginou pa welen an dra-se** : Holala ! L'eau me venait à la bouche quand je voyais ça *(An Uhelgoat)* ; **Hemañ teue an dour deuh i hinou, paotr-kaezh, pé na gwel(et) ur pezh rost 'tond war an daol** : Il lui venait l'eau à la bouche, mon pauvre, lorsqu'il vit qu'un gros rôti fut apporté sur la table *(Skrigneg)*
- **Ema ket an ampes war hi ginou** : Loin d'être émoussée (hache) ; **Houmañ, an hach, 'ma ket an ampes war hi ginou** : Cette hache est loin d'être émoussée *(Poullaouen)*
- **Ema e vri o 'hond da goueo ba e hinou !** : Il a le nez prêt à lui tomber dans la bouche (nez d'ivrogne) *(Poullaouen)* ; **Hezh zo da gaoud an heritaj, 'ma e vri 'hond da goueo ba e ginou** : Il va avoir l'héritage, son nez lui tombe dans la bouche (nez d'ivrogne) *(Motre)*
- **Ginou dibrenn** : Grande gueule (impudique) *(Poullaouen)*

- **Ginou-dru** : Baratineur / Goinfre ; **Hemañ zo ginou-dru (a)blam n'é ket kapat da respont (e)vel so gleet d'ar gomjou a vé kaoseet gantoñ hag un tamm bihen, kalz memes, fougeer** : C'est un vantard, car il n'est pas capable de répondre comme il faut aux paroles qu'on lui dit et qu'il est un petit peu, voire beaucoup, vantard *(Lokmarïa)* ; **Te hes ur ginou-dru** : T'es un goinfre *(Plouïe)* ; **Un den a so ginou dru zo deja un dèn ha' gaosev kalz** : Un baratineur c'est déjà une personne qui parle beaucoup *(Lokmarïa)* ; **Hemañ neus ur ginou dru, lar forz-petra pa vé goullet un dra mennaket digantoñ** : C'est un baratineur, il dit n'importe quoi quand on lui demande quelque chose *(Lokmarïa)*
- **Ginou gwleb** : Mythomane *(Skrigneg)*
- **Ginou-leden** : Grande gueule *(Plouïe)*
- **Ginou-patates** : Idiot (-e) (du village) *(Plouïe)*
- **Ginou put** : Langue de vipère (sycophante) *(Plouïe)*
- **Lakad ur varrikenn war hi ginou** : Mettre une barrique à plat ; **Lak ar varrikenn war hi ginou 'vid leusken 'nèi da verañ** : Mets la barrique à plat pour la laisser goutter *(Poullaouen)*
- **Lip e hinou** : Se lécher les babines ; **Lip(et) o ginou ma haotr ! Dond a ree an teod maes da lipañ o musello(u) ken mad 'vel oagnk !** : Ils s'en léchaient les babines mon garçon ! Leur langue sortait pour lécher leurs lèvres tellement elles étaient bonnes ! *(Plourac'h)*
- **Pil-ginou** [pil'gi:nu] : Jacassier ; **Hemañ zo ur pil-ginou !** : C'est un jacassier ! *(Skrigneg)* ; **« Pil-ginou » zo lared vorz-pet(r)a heb dihan !** : « Jacassier » c'est dire sans arrêt n'importe quoi ! *(Skrigneg)*
- **Mond a ra i hinou en-dro** : Il parle sans cesse ; **Ah ! Houzh 'h a hi ginou en-dro papred !** : Ah ! Elle parle sans cesse en tout cas ! *(Plouïe)*
- **Stag e hinou deus** : Scotché (-e) à (fig.) ; **Stag he ginou deus an tele** : Elle est scotchée devant la télé *(Plouïe)*
- **Stramouilhad e hinou** : Mâchonner (sans rien en bouche) ; **Ar paotr kozh o stramouilhad e hinou** : Le vieux garçon mâchonnait *(Poullaouen)*

**GINOWAD / GENOWAD** [gi'nɔwəd-t] [ge'nɔwəd-t] : [***guenouat*** XVIe] n.f. ; Bouchée

✗ *syn.* : ***begad*** ; & *cf.* : ***lonkadenn***

**Me zo hond da zeb ur hinowad** : Je vais manger une bouchée *(Skrigneg)*

**GINOWEG** [gi'nɔwəg-k] : [***guenaouec*** 1659] ad. ; Crétin (-e) / Naïf (-ve) / Niais (-e)

**A-peu-prè ken ginoweg 'veldin-me oa** : À peu près aussi naïf que moi *(An Uhelgoat)* ; **Ni zo ginoweg, ni a ra koñfïañs deus an dud !** : Nous sommes naïves, nous faisons confiance aux gens ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! Me(d) hemañ oa ket ginoweg, rused a oa !** : Oh ! Mais il n'était pas naïf, il était rusé ! *(Skrigneg)* ; **Hezh é ar ginowekañ deus bugale i c'hoar daoñ** : C'est le plus bête des enfants de sa sœur à lui *(Skrigneg)* ; **Eh ! Vorz pegen ginoweg eint, fin eint un tamm memes-tra deuh o mod !** : Eh ! Qu'importe à quel point ils sont bêtes, ils sont quand-même un peu malins à leur manière *(Skrigneg)* ; **'N-om gompren ree an dud ! Eh ! Pa vé bet klêet meur a wich memes komz, vorz pegen ginoweg vent teuent da gompren memes-tra !** : Les gens se comprenaient ! Eh ! Lorsqu'on entend maintes fois le même mot, qu'importe à quel point ils sont bêtes qu'ils en viendront quand-même à comprendre ! *(Skrigneg)*

- **Bombañser ginoweg** : Crétin vantard ; **Hezh so ur bombañser ginoweg !** : C'est un crétin vantard ! *(Skrigneg)*

**GINOWEG** [gi'nɔwəg-k] : [***guenouec*** 1464] n.m. (pl. **ginoweien** [ginɔ'wɛjən]) ; Crétin / Imbécile / Naïf / Niais / **GINOWEGES** [ginɔw'e:gəz-s] : [***genaoueges*** 1869] n.f. (pl. **-ed** [ginɔwe'ge:zədt] ; Crétine / Imbécile / Naïve / Niaise

**Sete oa tapet ar ginoweg ene !** : Et donc l'imbécile fut pris là ! *(Skrigneg)* ; **Diw hinoweges zo e(rr)i amañ** : Deux imbéciles sont arrivées ici *(Skrigneg)* ; **Te zo ur ginoweg ! Te vé kontet kaojou dit !** : T'es un naïf ! On te raconte des sornettes *(An Uhelgoat)* ; **Oh ! Houzh zo ur basèt, ur ginoweges !** : Oh ! C'est une idiote, une imbécile ! *(Skrigneg)* ; **Hemañ n'é ket un hanter-ginoweg é ! Hemañ zo ur paotr fin !** : Ce n'est pas la moitié d'un imbécile ! C'est un gars futé ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! Hezh so ur ginoweg, heñ oar na be na ba !** : Oh ! C'est un imbécile, il ne sait rien du tout ! *(Skrigneg)* ; **N'é ket blam vije ken rused-se 'è, me(d) c'hoant na da dap ar re-all 'vid beañ ginoweien !** : Ce n'est pas parce qu'il était si rusé que ça non-plus, mais il avait envie de piéger les autres afin de les faire passer pour des imbéciles ! *(Skrigneg)* ; **Hezh so ur paotr digourdi ! Kar ma vije bet ur ginoweg, na ket bet anoudegezh d'o(be)r an dra-he !** : C'est un garçon dégourdi ! Car c'eût été un imbécile qu'il n'aurait pas eu l'idée de faire ça ! *(Skrigneg)* ; **Sete oa tapet ur ginoweg ene, houzoh walc'h ha oa digasset da bêo ar bara gwenn hag ar gwin-ardant da doud ar pezh oa ene !** : Le naïf s'est donc fait avoir, vous savez bien et fût amené à payer le pain blanc et l'eau-de-vie de vin à tous ceux qui étaient là ! *(Skrigneg)*

- **Pa c'hwezh an a(v)el diwar ar c'hornoweg / Vé tapet meur a hinoweg** : Quand le vent souffle de l'ouest / Se font attraper nombre de naïfs *(Plouïe)*

**GIR** [gi:r] : n.m. ; Mot (cf. **GER**)

**GIS / GIJ** [gi:z] [gi:ʒ] : prép. ; Comme / Vu que / De la même manière que (cf. **E-GIS / E-GIJ**)

**GIS / GIJ** [gi:z] [gi:ʒ] : [***guis*** 1519] n.f. & ad. (pl. **-iou** ['gi:zju] **/ gijou** ['gi:ʒu]) ; Manière / Époque

- **Ar gis-mañ hag ar mod-mañ** [a'gi.maga'mo.mə] : Comme-ci et comme ça ; **Ka(v)oud refeh ba'n usin ar gi'-m' hag ar mo'-mañ !** : Vous trouverez (du travail) à l'usine comme-ci et comme ça ! *(Ar C'hastell-Ne)*
- **D'ar his-se** : À cette époque (-là) ; **Glô a ree ga deliou erc'h neuhe d'ar his-se** : Il pleuvait alors mêlé de flocons de neige à cette époque *(An Uhelgoat)*

- **Delc'hen ur his** : Perpétuer une coutume ; **Me meus ket bet prene(t) mouejou gwech e-bed, ramp kemed derc'hel ur his** : Je n'ai jamais acheté de voix, nous ne faisons que perpétuer une coutume *(Kalaner)*

**GITAR** ['gitar] : [***qitarr*** 1732] n.m. (pl. **-iou** [gi'tarju]) ; Guitare

- **C'hoa(r)i gitar** : Jouer de la guitare ; **Disk a res c'hoari gitar dê** : Tu leur apprends à jouer de la guitare *(Plouïe)*

**GLAC'HARIÑ** [gla'ɦɑːrə] : [p.p. vx. br. ***glacharet*** ; ***glac'hari*** 1659] vb. ; (s') Affliger

**Glac'haret-toud blam oan-me bet rasket** : Elle était toute affligée parce que j'avais été recalé *(An Uhelgoat)* ; **Deuet e wreg, glac'haret** : Sa femme vint, chagrinée *(Poullaouen)*

- **Mil-glac'haret** : Extrêmement affligé (-e) ; **Ar powr-kaeh plac'h-mañ mil-glac'haret** : Cette pauvre femme extrêmement affligée *(An Uhelgoat)*

**GLAÑCH / GLEÑCH** ['glɑ̃(j)ʃ] ['glɛ̃(j)ʃ] : [***glanch*** 1927] coll. ; Limon blanc

**Glañch meus bet klêt o(be)r kont ha pe-seurt yeotenn oa ar gleñch ?** : J'ai entendu parler du limon blanc, quelle herbe était-ce ? *(Ponvel)* ; **Med pé me meus bet klêt ar re-gozh, pé vïent troc'h ar voenn lar 'r glañch, deus lar-hè oa kasimant mann e-bed ba'r prad (ne)med un tamm machin tano-tano !** : Mais j'ai entendu les anciens, dire que lorsqu'ils coupaient le foin le limon blanc, de ce qu'ils disent, il n'y avait quasiment rien d'autre qu'un petit machin très ténu ! *(Ponvel)* ; **Me meus troc'het traou ga ma valc'h, ar br(o)en ha hesk ha bep sort, troc'hañ gleñch matre'n, ouïon ket...** : J'en ai coupé des choses avec ma faux, le jonc, la laîche et toutes sortes, couper du limon blanc peut-être, je ne sais pas... *(Ponvel)*

**GLAS** [glɑːz-s] : [vx. br. ***glas***] ad. ; Bleu (-e) / Vert (végétaux) / Gris / En bonne santé / Ivre (humoristique) / & Vert (jeune)

**Ar vorenn-hlas a zeb an harno** : La brume de chaleur dissipe l'orage *(Plouïe)* ; **Ba Uhelgoat zo mein-grich ha mein-glas** : Il y a du granit et de l'ardoise à Huelgoat *(Plouïe)* ; **'Vid despun (a)naoñ un tamm bihen glassoc'h, ar loned ga(v)è (a)naoñ gwelloc'h ar mo(d)-s(e)** : Pour le ramasser un peu plus vert, les bêtes le préféraient ainsi *(Kleden)* ; **An avalou douss-kaol, mañier-ru deus un tu ha glas deus an tu-all, ar re-he oa douss, avalou mad da zeb oaint i'e** : Les pommes « douss-kaol », une sorte de rouge d'un côté et verte de l'autre côté, elles étaient douces, elles étaient aussi de bonnes pommes à manger *(Plouïe)* ; **Hag ouzhpenn ziwan an toc'hod, ar pennou deusoute da ve glas beked beg ar vronn deuhoute** : Et en plus les épis sortent, leurs têtes devenant vertes jusqu'au bout de leur téton *(Plouïe)* ; **Blam beta vé laret « hezh zo glas c'hoazh » ?** : Pourquoi dit-on « il est encore vert » ? *(Karais)* ; **Toud pezh zo glas zo reud ! War an douar** : Tout ce qui est vert est raide ! Sur terre *(Karais)* ; **Ya ! Dond a ree an dour war-gorr(e), dourenniñ ree, med heñ vije glas** : Oui ! L'eau remontait à la surface, il se liquéfiait, mais elle était verte *(Skrigneg)* ; **'H eemp dé gomañs troc'hañ yeot ha wechou vis(e) glas heñ ! Vïolet** : Nous partions commencer à couper l'herbe et parfois elle était bleue hein ! Violette *(Kergloff)* ; **Ha' tàe poulz war'nê ar mod-s(e), glas hag ar re-h(e) oa sol(ud), ar re-h(e) dorrent ket 'nê** : Des germes poussaient comme ça, bleus et ils étaient solides, ils ne cassaient pas *(Speied)* ; **Loa(r)iet é un aldouarenn deut glas ga'r loar ma peus c'ho(a)nt** : « Loariet » c'est une pomme de terre qui a verdi à cause de la lune si tu veux *(Laz)* ; **Damaig 'ma hond da ve glas ar parkeier ahe gis-se, med 'tresseg 'benn mis-meurzh vo peuriñ bremañ ba mis-ebrel hag mis-c'hwewrer ha 'benn mis-meurzh vo sort e-bed !** : Tout à l'heure les champs vont devenir verts là comme ça, mais jusqu'au mois de mars il y aura de la pâture maintenant au mois d'avril et février et pour mars il n'y aura rien du tout ! *(Berrien)*

- **Holen glas** : Du gros sel ; **Dour klouar, vïe lak(et) ed ha vïe mesket an dra-he ha laket holen glas ha goud(e)-se neuhe vïe leusket an dra-he da hoiñ da-beked an de war-lerc'h vintin** : De l'eau tiède, on mettait du blé et on mélangeait ça et on mettait du gros sel et alors ensuite on laissait ça fermenter jusqu'au lendemain matin *(Lokmarïa)*
- **Koll he fis-glas** [fis'klɑːz-s] : Perdre sa virginité ; **Kollet neus he fis-glas** : Elle a perdu sa virginité *(Plouïe)* ; **Oh ! Houzh é kollet he fis-glas gati** : Oh ! Elle a perdu sa virginité *(Plouie)*
- **Ma vïe gwel(et) tro-walc'h glas ba'n oab 'vi(d) o(be)r bragou d'ar jañdarmed, neuh(e) oa mad** : Si on voyait assez de bleu dans le ciel pour faire des pantalons aux gendarmes, alors c'était bon *(Laz)*
- **Melchen-glas** : Trèfle des prés (*trifolium pratense*) ; **Ar melchon-glas oa ket mad d'ar saout, c'hweo a rent diwar'naoñ** : Le trèfle des prés n'était pas bon pour les vaches, elles gonflaient en le consommant *(Skrigneg)* ; **Rar é ar beïsanted lar lakègn o saout war 'r melchen-glas ar mo(d)-s(e), d'ar cherseg oa ket dañjer (e-)bed** : Rares sont les paysans qui mettaient leurs vaches sur du trèfle des prés comme ça, pour les chevaux il n'y avait aucun danger *(Kleden)* ; **Ar melchen-glas ar mo(d)-s(e), vern ket pegen dru, n'é ket mad d'o(be)r voenn da hè, d'ar loned !** : Ainsi le trèfle des prés, peu importe à quel point il est gras, il n'est pas bon pour leur faire du foin, aux bêtes ! *(Kleden)*
- **Roiñ pis-glas da *ub.*** : Plomber *qqn.* (de chevrotines) ; **Ah e(rr)i é ! (E)ma ma vujul amañ hi-mañ, damaig me 'h a da reiñ pis-glas daoñ ha da ziskiñ 'naoñ da zond da zreuj dre ar prenest amañ hi-mañ, an nos-m(añ), avertisset meus 'naoñ** : Ah il est arrivé ! Mon fusil est ici, tout à l'heure je vais le plomber un peu et lui apprendre à rentrer par la fenêtre, cette nuit, je l'ai averti *(Skrigneg)*

**GLASENN / GLAJENN / GLACHENN** ['glɑːʒən] ['glaʃən] : [***glasen*** 1659] n.f. ; Fourrage vert / Salade

**GLAVOUR** ['glavur] : [vx. br. ***glaur*** *humeur*] n.m. (pl. **-ien** [gla'vurjən]) ; Morveux (cf. **GLOWRENNER**)
**Tri glavour deuh ar sort-se !** : Trois morveux de la sorte ! *(Ar Fouillez)*

**GLAW** [glaw] : n.m. ; (de la) Pluie (cf. **GLÔ**)

**GLE** [gle:] : [***dle*** 1499 ; ***glé*** 1895] n.m. (pl. **-ou** ['gle-u]) ; Dette (financière)

**Amañ zo laket penn paotr ar roue gwerzh pugur ne bês ket i gle hag 'o krouget damaït** : Ici la tête du garçon du roi est mise en vente puisqu'il ne paye pas sa dette et il sera pendu tout à l'heure *(Lokered)* ; **Hag an hurcher o lakad ar werzh war an dud pé 'hellent ket pêo o gle** : Et l'huissier de pratiquer la vente judiciaire pour les gens lorsqu'ils ne pouvaient pas payer leur dette *(An Uhelgoat)*

- **Be gle ga *ub.*** : Être en dette envers *qqn.* ; **C'hwi oah ket kont ? Med me zo gwelloc'h (e)vid ar re-all, me n'on ket gle ga dén e-bed, me meus mïoc'h a draou (e)vid peus-te ha toud ar voutik !** : Vous n'étiez pas eu courant ? Je suis meilleure que tous les autres, moi je ne suis en dette envers personne, j'ai plus que vous n'avez, et tout le bordel ! *(Plonee)*
- **Kemer *udb.* in gle** : Prendre *qqchose* à crédit ; **Sell na bet chañch da bêo i blass ar mo(d)-se, pa(n)ver da se na ket aes 'è, pugur heñ oa na kemeret hezh in gle 'è** : Il avait donc eu la chance de payer ainsi sa place, sans quoi il n'avait pas non-plus de moyens, puisque c'était lui qui l'avait aussi prise à crédit *(Skrigneg)*

**GLEI** [glɛi] : [vx. br. ***gulaed*** ; ***glueiz*** 1499] coll. ; Mouron

**GLEO** ['glew] : [***dleout*** 1499 ; ***dlea*** 1659] vb. ; Devoir (& exprime au présent : quasi-certitude ; au conditionnel : obligation morale, conseil)

**Eh ! Glefe ket mond 'ha !** : Eh ! Il ne devrait pas aller ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Gleet oa bet lar(e)d da Jean dond** : Il eut fallu demander à Jean de venir *(Skrigneg)* ; **Bon Yves ! Pegement a hleon dit bremañ neuhe ?** : Bon Yves ! Alors combien est-ce que je te dois maintenant ? *(Skrigneg)* ; **Komz Plouïe oa gleet din-me kaoud** : Je devais trouver un mot de Plouyé *(Plouïe)* ; **Aha ya ! Gwir ! Gleet oa din beañ gwraet, ya !** : Aha oui ! C'est vrai ! Il eut fallu que je fasse, oui ! *(Skrigneg)* ; **'Benn be mad oa gleet be echou 'benn-neuh(e) !** : Pour être bon, il fallait que ce fut terminé pour-lors ! *(Plourac'h)* ; **Gleet oa dec'h memes-tra be lak ur c'haoutchou war beg ho pazh ha pïe ket gwraet kement trous !** : Vous auriez quand-même dû mettre un caoutchouc sur le bout de votre bâton et vous n'auriez pas fait autant de bruit ! *(Plouïe)* ; **Ar re-gozh meus klêt (a)taw lared glee ket an nen chom en a(v)el-gorn** : J'ai toujours entendu les vieux dire qu'il ne fallait pas rester sur le passage d'un tourbillon *(Kergrist)* ; **Med gleet oa dit be laret d'ar person neu'n lar ha gwelet ar Werc'hes** : Mais il eut fallu alors que tu le dises au recteur que tu as vu la Vierge *(Poullaouen)* ; **Oa ket gleet din be gwraet hag é deut tre beteg toull-an-nor ah(e) !** : Il n'était nullement besoin que je le fasse elle est venue jusqu'au pas de la porte ici ! *(Berrien)* ; **Oh oa ket gleet dit mond da brenañ** : Oh t'étais pas obligé d'aller acheter *(Berrien)* ; **Lak kaoutchou dèi dan hi boutou ha hei neu'n glee anèoñ o skouiñ** : Lui mettre le caoutchouc sous ses chaussures et elle l'entendait frapper *(Kolloreg)* **Mi glea erc'hant dac'h** : Je vous dois de l'argent *(Kergrist)* ; **Se glea boud gwir !** : Ça doit être vrai ! *(Kergrist)* ; **Beñ Vañch An Noan glee be un dañser mad** : Ben Fañch An Noan devait être un bon danseur *(Plourac'h)* ; **Ar preñved, lar, n'é ket gleet remüiñ 'nê keme(nt)-se ba'h an douar na lah anê** : Les vers, dit-il, il ne faut pas les remuer tant que ça dans la terre ni les tuer *(Skrigneg)* ; **Ah ya ! Med gle vo dit-te be d'an nec'h da gomañs !** : Ah oui ! Mais il te faut être en haut pour commencer ! *(Poullaouen)* ; **An de-mañ ar vugale gle diskiñ d'o(be)r sort e-bed !** : Aujourd'hui les enfants ne doivent rien apprendre à faire ! *(Skrigneg)* ; **Ya, mad a ret ! Pugur gleet é !** : Oui, vous faites bien ! Puisque il faut bien ! *(Plonee)* ; **Neus ket laret diñ, oh ! Glefe ket o(be)r ! Pass kalz elektrissite** : Elle ne m'a pas dit, oh ! Ça ne devrait pas faire ! Pas beaucoup d'électricité *(Skrigneg)* ; **Med matresse ma bêon ar pezh a glev, matresse n'o ket krouget ?** : Mais peut-être que si je paye ce qu'il doit, peut-être ne sera-t-il pas pendu ? *(Lokered)* ; **Oh ! An dra-he glee be mad ha oa mad !** : Oh ! Ça devait être bon et ça l'était ! *(Lokmarïa)* ; **Ya, me(d) ha lod dennègn ket 'n dour pé vis(e) gleet dê o(be)r !** : Oui, mais certains n'enlevaient pas l'eau lorsqu'ils devaient le faire ! *(Kareis)* ; **Gleet vé choñjal ba'r re-all... Nann ! Nitra ! Ha vïeh korrijet c'hoazh ha frêet ha langachet ga ho mamm** : Il faut penser aux autres... Non ! Rien ! Et tu étais corrigée en plus, fouettée et engueulée par ta mère *(Plonee)* ; **Med klêt meus aboe, meus bet un tamm keuñ, pudur laret so diñ aboe oa gleet din be aet ha oa braw** : Mais j'ai entendu depuis, je regrette quelque peu, puisqu'on m'a dit depuis que j'aurais dû aller, que c'était beau *(Skrigneg)* ; **Oh fei 'hat ! Pugur me oa gleet din be 'tailhou ma heñi-me** : Oh ma foi ! Puisque je devais rationner la mienne *(Kolloreg)* ; **Ah ! Hennezh zo 'hond en-dro ! Oa ket gleet dit be laret din-m(e) ! Bremañ me vo gouèr à kaoseal ga'r machin-te** : Ah ! Il fonctionne ! Tu n'aurais pas dû me dire ! Maintenant je vais être timide en parlant à ce machin-là *(Skrigneg)* ; **Bon ! Pegement bremañ a hleon dit ? – Oh ! Pi(d)ur é te é, ah beñ a bêi 'ha(n)on diwar ar chouch** : Bon ! Combien je te dois ? – Oh ! Puisque c'est toi, ah ben tu paieras en nature *(Skrigneg)*

- **Evel zo gleet** : Comme il faut / Normal (-e) / Convenable ; **Un dèn ha' gaosev kalz hag a lar forz-petra, n'é ket kapat da gaoud ur gaos (e)vel so gleet** : Une personne qui parle beaucoup et dit n'importe quoi, elle n'est pas capable d'avoir une conversation normale *(Lokmarïa)* ; **Med pé vé kistïon da gaoseal brezhoneg mod-se gaosev ket 'vel so gleet !** : Mais lorsqu'il est question de parler breton comme ça il ne parle pas comme il faut ! *(Skrigneg)* ; **Ah ya ! Ur plac'h 'vel zo gleet, ya ! Oa ket voien daoñ da veañ koueet gwelloc'h hag ur plac'h chentil ha-toud !** : Ah oui ! Une fille comme il faut, oui ! Il ne pouvait pas mieux tomber, une fille gentille et tout ! *(Skrigneg)*
- **Mod so gleet** : De la manière qui convient ; **Beñ, n'é ket marc'had-mad med daon ! An dra-he bad pell 'è ma res intañsïon da lakad 'nê mod so gleet** : Ben, ce n'est pas bon marché mais dam ! Ça dure longtemps aussi si tu fais attention de les mettre de la manière qui convient *(Skrigneg)*

**GLÔ / GLAW** [glo:] [glaw] : [***glau*** 1396] n.m. ; Pluie (cf. **BARRENN-GLÔ** ; **GWAREG-AR-GLÔ**)

**Glô da stagañ ar boultrenn** : Petite pluie fine qui n'hydrate pas le sol *(Plouïe)* ; **Stummiñ ra an amzer da gaoud glô** : Le temps est à la pluie *(Plouïe)* ; **Pé oa gurun alesse sur oa glô** : Quand le tonnerre venait de là-bas il pleuvait à coup sûr *(Plouïe)* ; **Ar vran a houll glô ! Hag an touñseg 'è** : La corneille demande la pluie ! Et le crapaud

également *(Skrigneg)* ; **Meump ket bet (ne)med un tamm gouad vihen ! Glô** : Nous n'avons eu qu'une petite averse ! *(Skrigneg)* ; **Tost ar glô** : La pluie est proche *(Plouïe)* ; **Glô a vije ha du ha toud** : Il pleuvait et il faisait noir *(An Uhelgoat)* ; **Beuet toud i gaw ! Kemend-all a hlô 'vel oa bet !** : Tout sa cave inondée ! Tellement il y avait eu de pluie ! *(Skrigneg)* ; **Keit-ha vijer 'tornañ vije ket 'hlô, ral a vije !** : Il n'y avait pas de pluie tant qu'on battait, c'était rare ! *(Ar Fouillez)* ; **Deut ar glaw ba mis-eost ha higin(et) ar boudennou toud** : La pluie vint au moi d'août et toutes les meules germèrent *(Speied)* ; **Ma ! Me meus true do(u)-oueh à chom maes ahe dan ar glô !** : Eh bien ! J'ai pitié de vous voir rester dehors sous la pluie ! *(Plourac'h)* ; **Hag e chome ar glô pad eizhte, pemzete hag a-wechou teir su'n** : Et la pluie restait pendant huit jours, quinze jours et parfois trois semaines *(Plouïe)* ; **Mis-ar-voennou oa bet ar glô 'pad ar mis-toud** : Il a plu pendant tout le mois de juillet *(Plouïe)* ; **Deut é ar glô** : La pluie est arrivée *(Plouïe)* ; **Mond a ra mad ? Braw é an amzer ? – Ya, hirio vo ket (a) hlô !** : Ça va bien ? Le temps est beau ? – Oui, il n'y aura pas de pluie aujourd'hui *(Lannedern)* ; **Oh ! Tro-walc'h glaw zo bet ha tro-walc'h amzer vall 'è** : Oh ! Il y a eu assez de pluie et de mauvais temps également *(Ponvel)* ; **Ma 'h ee an heol ba'r sac'h-kaoc'h, 'benn-c'hoa(zh) hall doc'h lar(e)d lar 'o glaw c'hoazh** : Si le soleil allait dans un amas de nuages noirs, le lendemain vous pouviez vous dire qu'il y allait encore avoir de la pluie *(Kleden)* ; **Pé vé ur c'helc'h tost vé glaw pell hag ur c'helc'h pell vé glaw tost** : Quand un halo (lunaire) est proche la pluie est loin et un halo éloigné la pluie est proche *(Kleden)* ; **An a(v)el ba krec'h, an a(v)el ba'n traoñ, an a(v)el ba ma rèr ha glô bemde** : Le vent d'est, le vent du sud-ouest, le vent dans mon cul et la pluie tous les jours *(Kallag)* ; **Lisenneg é an amzer, seblant glô** : Le ciel est couvert de stratus, présage de pluie *(Plourac'h)* ; **E(rr)i é ar glô war hi c'his hañ ?** : La pluie revient hein ? *(Skrigneg)* ; **Ah nann ! Mar teue glô ar peuriñ teue d'en-dro (a)darre** : Ah non ! Si la pluie venait la pâture revenait *(Berrien)* ; **A-wechou pé vïe dihan(e)t ar glaw zigoueè-hè 'tro deg eur, deg eur-hanter, 'benn deb o mer(e)nn** : Parfois lorsque la pluie cessait, ils arrivaient vers dix heures, dix et demi, pour manger leur repas de midi *(Speied)* ; **Ha ma 'h ee ar vrumenn d'(a)n nec'h, oh ya ! Med 'barzh (v)o deut an noñs, 'benn-neu'n goueo-hi wa(r) 'n douar, med ga glaw !** : Et si la brume montait, oh oui ! Mais avant que la nuit n'arrive, pour-lors elle tombera sur le sol, mais accompagnée de pluie ! *(Kleden)* ; **Sklap dour ! Dour pedam sab(r), dreis(t) ar mo(d)-s(e) ! 'Re-h(e) gè(v) dê la 'r glaw 'n-heñi zo 'tond ha 'bénn-neuhe stopo** : Balancer de l'eau ! De l'eau ou du sable, par-dessus comme ça ! Elles (abeilles) croient que c'est la pluie qui vient et pour-lors elles stopperont *(Laz)* ; **Bremañ zo ka(v)et ha pa oa ar glô vijent ket gwel(e)t, pugur ar re-he nagn ket c'hoant da 'n-om hwlebañ !** : On les trouve maintenant, on ne les voyait pas lorsqu'il y avait de la pluie, puisqu'ils n'avaient pas envie de se mouiller ! *(Skrigneg)* ; **An dra-he zo ur form ba'n aer ah(e) gis-s(e), doc'h an dra-se vis(e) gwraet ur c'helc'h, pé vis(e) ar loar : Ur c'helc'h tost, an dra-s(e) sinifiè d'ar re-gozh : glaw pell** : C'est une forme dans l'air là comme ça, on appelait ça le halo, lorsqu'il y avait la lune, un halo proche, ça signifiait pour les anciens, la pluie lointaine *(Kleden)* ; **Evid ur c'helc'h pell, glaw tost** : Pour un halo lointain, la pluie proche *(Kleden)* ; **Kalz a oar deuh ar sin-glô deuh o isili pa negn bet un dra mennaket torret, pé negn poan-isili lar « sin-glô zo »** : Beaucoup reconnaissent les signes de pluie à leurs membres lorsqu'ils ont quelque chose de cassé, lorsqu'ils ont des douleurs aux membres, « qu'il y a signe de pluie » *(Skrigneg)* ; **Med oh ! Sin-glô zo, deuh ma isili hounn** : Mais oh ! Il y a des signes de pluie, je le sais à mes membres *(Skrigneg)* ; **Oh, doc'h a-b'-lec'h tà an a(v)el hiro ? (E)moump 'hond ba'r glaw (a)darre !** : Oh, d'où vient le vent aujourd'hui ? On va vers la pluie de nouveau ! *(Kleden)*

- **Ba'r mis-mae glô bemde zo re ha bep (a)n eil devezh n'é ket tro-walc'h** : Au mois de mai lorsqu'il pleut tous les jours c'est trop et tous les deux jours ce n'est pas assez *(Plouïe)*
- **Deus tu Coat Mocun é du, damai vo glô** : C'est noir du côté de Coat Mocun, tout à l'heure il va pleuvoir (se dit à Moustargoll, C. M. étant au nord-ouest de M.) *(Plouïe)*
- **Dour-glô** : Eau de pluie ; **N'eus kemed trempañ linad ga dour-glô hag an dra-he a gass ar c'hwilou kuit diwar ar plantennou hag a zo mad** : Il n'y a qu'à tremper des orties avec de l'eau de pluie et cela chasse les insectes des plantes qui sont bonnes *(Skrigneg)*
- **Glaw vrass ken yey dour ba rèr 'r re-vihen !** : De la grosse pluie, à tel point que l'eau rentrera dans le cul des petits *(Laz)*
- **Glô-brass** : Grosse pluie
- **Glô kreis-te / Glô pa'n de** : Pluie à midi / Pluie tout le jour (dict.) *(Plouïe)*
- **Glô-fin** : Pluie fine (cf. **Gwlisenn**)
- **Glô hag heol koste Poullaouen / Koue an diaoul o sec'ho war ar spern** : Pluie et soleil du côté de Poullaouen / La lessive du diable qui sèche sur les épines *(Poullaouen)*
- **Glô-pil** : Pluie battante ; **Glô-pil a ra** : Il tombe une pluie battante *(Ar Fouillez)*
- **Glô-pounner** : Grosse pluie
- **Glô tomm** : Pluie chaude ; **Glô tomm ha glô yin** : De la pluie chaude et de la pluie froide *(Skrigneg)*
- **Glô yin** : Pluie froide
- **Kouad-glô** : Averse de pluie ; **Ha goud(e)-se Brest oa kouajou-glaw pa'n deiezh kontuni** : Et ensuite à Brest il y avait des averses de pluie continuellement pendant la journée *(Kleden)* ; **Goud(e)-se vis(e) kouajou-glaw neu'n pé vis(e) ba mis-meurzh, kouajou-grijil ha glaw !** : Ensuite il y avait alors des averses de pluie au moi de mars, des averses de grêle et de pluie ! *(Kleden)* ; **Ah(e) oa ur gowad-heol tomm alïes, war-lerc'h ur gowad-glaw** : Il y avait souvent une chaude période ensoleillée, après une averse de pluie *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Koumoun-glaw** : Des nuages de pluie ; **Pé vis(e) koumoun gwenn u(he)l ha koumoun du, an dra-s(e) oa koumoun-glaw** : Lorsqu'il y avait de hauts nuages blancs et noirs, c'étaient des nuages de pluie *(Kleden)*
- **Mar teu ar glô re warnoñ** : S'il prend trop la pluie ; **Vich(e) ket lesket re, kar mar vije chomet re, mar teue ar glô re warnoñ a teuie da suilhañ, oa ket mad neuhe, nann** : On ne le laissait pas trop, car s'il était resté trop, s'il prenait trop la pluie il roussissait, ce n'était alors pas bon, non *(Berrien)*
- **Ober glô** : Pleuvoir ; **Fenoñs ra glô** : Aujourd'hui il pleut *(Plouïe)* ; **Lochou-koat tôet ga banal ! Ree ket glô barzh, na yin oa ket barzh 'e !** : Des huttes en bois couverts de genêt ! Il ne pleuvait pas à l'intérieur et il n'y faisait pas froid non plus ! *(An Uhelgoat)*

- **Pa vé ar gwinili é nijal ijel-tre vé sin ar glô gate** : Quand les hirondelles volent très bas c'est signe de pluie (prov.) *(Plouïe)*
- **Pikadennou-glô** : Des gouttes de pluie *(Lokmarïa)*

**GLOAR** [glwɑːr] : [***gloir*** 1464] n.m. ; Gloire

**GLOAS** [glaːz-s] : [vx. br. ***gloes*** ; ***gloas*** 1557] n.f. ; Blessure

**GLOASADENN** [gla'zɑːdən] : [***gloazadenn*** 1931] n.f. (pl. **-ou** [glaza'dɛnu]) ; Blessure / Crampe / Foulure
**Ur hl(o)asadenn meus bet** : J'ai eu une crampe *(Poullaouen)*

**GLOASIÑ / GLOAJIÑ** ['glɑːʒi] ['glɑːzi] : [***gloasaff*** XVIᵉ] vb. ; Blesser / Se faire mal
**Glaset e skoa** : Blessé à l'épaule *(Plouïe)* ; **Ilin ma brec'h meus glaset** : J'ai blessé mon coude *(Poullaouen)* ; **Bra(wo)c'h oa dressiñ 'nê, pugur hlase o ginou dê pé vije chechet war'nê, sete neuhe choment !** : C'était plus facile de les dresser, puisque ça blessait leur bouche lorsqu'on tirait dessus, alors donc ils restaient ! *(Skrigneg)* ; **Vij(e) ket gor dalc'h-mad, an dra-he ree ur galedenn hag a hlase o zreig dê da labour(a)d, sell vije troc'het hezh neuhen ga'r marichal neuhen 'è** : Il n'y avait pas toujours de pus, ça faisait un cor aux pieds qui leur faisait mal pour travailler, donc alors le maréchal-ferrant le coupait aussi *(Skrigneg)*
- **(E)n-om hl(o)asañ (hlassañ)** : Se blesser ; **Me meus (e)n-om hlasset** : Je m'étais blessé *(Plouïe)*

**GLORIUS / GLORUS** ['glɔrjyz-s] ['glɔːryz-s] : [***glorius*** 1499] ad. ; Glorieux (-se)
**N'eus ket lec'h da ve ken glorus** : Il n'y a pas lieu d'être si glorieux *(Poullaouen)*

**GLOSARD** ['glɔːzərd-t] : [***glosard*** 1633] n.m. (pl **-ed** [glɔ'zardəd-t]) ; Fauvette
**Ur glosard é** : C'est une fauvette *(Ar C'hloastr-Pleiben)*

**GLOW / GLAOU** [glow] : [***glou*** 1499 ; ***glaou*** 1623] coll. ; Charbon / Braise / & fig. Tune / Pognon / Oseille
✗ *syn.* : *fig.* ***segal, tachou***
**Ha vis(e) derc'het 'e un tamm glow ba'n dan** : Et on gardait aussi un peu de braise en dessous *(Kleden)* ; **D'ar mare-se oa ket ar fèr (e)vel bremañ, neuse vise digoret ha vise laket glow barzh** : À cette époque le fer à repasser n'était pas comme de nos jours, on l'ouvrait donc et on y incorporait de la braise *(Plouïe)* ; **Neus ket glow kin** : Il n'a plus de pognon *(Plouïe)* ; **Hezh neus glow 'leizh** : Il a beaucoup de pognon *(Plouïe)* ; **Neuhe vênt kaled mem(e)s-mod (e)vel glow** : Elles sont alors dures comme du charbon (patates gelées) *(Plouïe)* ; **Hag 'è ar glow oa toud ha setou, pi(g)ur ar re-h(e) oa kloset toud, toud** : Et il y avait aussi le charbon et donc, puisqu'ils étaient tout enclos, tout *(Sant-Wazheg)* ; **Ba'n oaled vis(e) gwraet ha goud(e)-se neu'n ar mod-se pé vis(e) ru ar glow vis(e) laket ba'r fèr** : On faisait ça dans l'âtre et alors ensuite lorsque le charbon était rouge, on le mettait dans le fer *(Ponvel)* ; **Ha vïe lak(et) ur chidou(r)en war hi gorre dèi hag é lak(et) ar glow tro-àr-dro neu'n** : Et on mettait le chaudron par-dessus (la billig) et on mettait alors la braise tout autour *(Sant-Wazheg)* ; **Ha me a ra patates din ma-hun ahe his-se war an treber zo ahe his-se war an tan hag kajimant ba'r glow** : Et je me fais des patates pour moi seule ici-même sur le trépied qui se trouve là-même sur le feu et quasiment dans la braise *(Skrigneg)* ; **Me meus gwelet ma mamm o(be)r ha lak a ree glow en-dro d'ar chidour(e)n ha glow war-horr(e)** : J'ai vu ma mère faire, elle mettait de la braise autour du chaudron et de la braise par-dessus *(Plouïe)* ; **Glow dindan ha en-dro, un tamm bihen glow dindan, deviñ ree founnus foñs ar chidour(e)n, war ar gourr(e) vije glow mat hañ !** : De la braise en dessous et autour, un peu de braise dessous, le fond du chaudron brûlait rapidement, sur le dessus il y avait beaucoup de braise hein ! *(Skrigneg)* ; **Nann, amañ vije laket war ur billig kozh, lak(et) ar glow, sell (e)tre-ma bade ar glow, an dra-h(e) a boahe hag ar vein oa tomm !** : Non, ici on mettait sur une vieille billig, on mettait de la braise, donc tandis que la braise durait, ça cuisait, les pierres étaient chaudes ! *(Skrigneg)*
- **Fèr-glow** : Fer à repasser à charbon ; **Sè ! Ahe (e)ma he fèr, ar fèr-glow** : Voilà ! Son fer est là, le fer à repasser à charbon *(Sant-Wazheg)* ; **Med an dra-he oa dilikad d'o(be)r hañ ! Ha surtoud, 'zhpenn se, a ree an dra-he ga glow, ga ur fèr ha glow barzh** : Mais c'était délicat à faire hein ! Et surtout, en plus de ça, elle faisait ça avec du charbon, avec un fer à charbon *(Skrigneg)*
- **Poull-glow** : Aire du charbonnier ; **Gwech-all, ba koat an Uhelgoat, vise kalz poullou-glow** : Dans le temps il y avait plein d'aires de charbonniers dans le bois d'Huelgoat *(Plouie)* ; **Ya, poullou-glow zo ba'r c'hoat ahe** : Oui, il y a des aires de charbonniers là dans le bois *(Landelo)*

**GLOWRENNER** [glɔw'rɛnər] : [cf. ***glaourer*** 1659] n.m. (pl. **-ien** [glɔwrɛ'nɛrjən]) ; Baveux (personne qui bave)
✗ *syn.* : ***glavour***
**Te zo ur glowrenner !** : Tu es un baveux ! *(Skrigneg)*

**GO** [go.] : [***go*** 1499] n.m. & ad. ; Fermentation / Fermenté / Pousse
**Pé vise laket in go neu'n, an de war-lerc'h kasimant pise kemed dour toud da lakad war an tan !** : Lorsqu'on mettait alors en fermentation, quasiment le lendemain tu n'avais que de l'eau à mettre sur le feu ! *(Ponvel)*
- **Lakad toas (in) go** : Mettre la pâte en fermentation ; **Pugur pa lake ar c'herc'h ba'r vorn lampe bek(ed) an nec'h, set' ar re-he vise kras mad, disec'het, malet mod-se neu'n hag a vise red lakad 'nê in go ya, lakad toas in go vise gwraet** : Puisque lorsqu'il mettait l'avoine dans le four elle sautait jusqu'en haut, ils étaient bien

grillés, desséchés, alors ainsi moulus et il fallait les mettre en fermentation, on mettait la pâte en fermentation *(Ponvel)* ; **Lak an toas in go ya, lak(ad) an dra-he da hoïñ !** : Mettre la pâte en fermentation oui, la faire fermenter ! *(Ponvel)* ; **Me 'h a da lak toas go** : Je vais mettre la pâte en fermentation *(Landelo)*

**GO** [goː] : [vx. br. ***guod*** ; ***goz*** 1499] n.m. & n.f. (pl. **-ed** ['goːᵊd-t]) ; Taupe

✗ *m. comp.* : ***taper-gôed***

**Ar ho wel ket 'nèi ba'i ha klêo ba'i ra ket 'nèi 'è** : Je crois que la taupe ne voit pas et je parie qu'elle n'entend pas non-plus *(Laz)* ; **'Bénn gasseè kroc'hen-gôed breneè dilhad gantoñ 'vi(d) ar bla, 'vi(d) laka(d) bem(de)** : Quand il apportait de la peau de taupe, il achetait des vêtements pour l'année, pour mettre quotidiennement *(Laz)* ; **Memes ur c'hi, a-wechou vé tiskrapad, 'houzoh walc'h, (e)vid taped gôed pe traou ar mod-se ba'r park, 'teurc'had (e)ma'ñw war ar go** : Même un chien, parfois il creuse, tu sais bien, pour attraper des taupes ou des choses comme ça dans le champ, il fouit les taupes *(Plouïe)* ; **Ha pa vé ar gôed 'turgnad, ar vou(a)lc'h a oar ! Houzh a vé é yedal da wel hag-eñw n'o ket diskar(e)t buzhig war-gourr(e) an douar chit(et) en(e) hag ar mod-se dé boued** : Et lorsque les taupes remuent la terre, le merle sait ! Il attend pour voir si des vers de terres ne seront pas remontés à la surface, jetés là, il a ainsi de la nourriture *(Skrigneg)* ; **Ma dad-kozh, hezh dape gôed ha' ziskroc'hene (a)nê ha lakè ar c'hroc'hen war ur planken bras ahe gis-se ha vïe laket an dra-he ga poentennou ar mod-se blam da sec'hiñ (a)naoñ** : Mon grand-père, il attrapait des taupes et les dépiautait et mettait la peau sur une grande planche là comme ça et on mettait ça avec des pointes comme ça pour la sécher *(Lokmarïa)*

- **Douar-gôed** : Taupinière(s) ; **Lod, droug ba o c'horv kaoud douar-gôed dindan o valc'h, (é) tallañ houmañ net hag oblijet da zelc'hen beked ar lemmañ** : Certains en colère de trouver des taupinières sous la faux qui l'émoussaient complètement, ils étaient obligés de continuer jusqu'à l'aiguisage *(Poullaouen)* ; **Ma oa berniou douar-gôed ba-tousk ar voenn, pass skeiñ da valc'h ba'r berniou douar-gôed p(e)tram goude-se droc'he tamm (e-)bed !** : S'il y avait des taupinières parmi le foin, ne pas frapper ta faux dans les taupinières sinon ensuite ça ne coupait pas du tout ! *(Berrien)*
- **Tok blew-go** : Chapeau (traditionnel) en poil de taupe ; **Ya, an tok blew-go** : Oui, le chapeau en poil de taupe *(Kareis)* ; **Gwisket ga dilhad peisant hag un tok blew-go** : Vêtu d'habits de paysan et d'un chapeau en poil de taupe *(An Uhelgoat)*
- **Trap-gôed** [trab'goːᵊd-t] (pl. **trapou-gôed** ['trapu,goːᵊd-t]) : Piège à taupe ; **Ar bla(v)ezh môa lakeet trapou-gôed môa bet *43* ba ur gaoñwezh, gôed !** : L'année où j'avais mis des pièges à taupe, j'avais eu 43 taupes en un hiver *(Laz)* ; **Ah ! Ar gàer(e)nn ! Ah yè ! Ha hou(zh) é gwénn am(añ), me(d) he c'hein zo rouss ha da 'r re-m(añ) meus bet tapet teir ba'n trap-gôed** : Ah ! La belette ! Ah oui ! Ici elle est blanche, mais son dos est brun, j'en avais attrapé trois dans le piège à taupe *(Laz)*

**GOAÑW / GOUAÑW / GOOÑ / GAOÑW** [gɔ̃ː(w)] ['gɔ̃ɑ̃w] [gwɑ̃w] [goːɔ̃] ['gɑ̃ɔ̃w] : [vx. br. ***gouiam*** ; ***gouaff*** 1499] n.m. ; Hiver

**Rust ar gooñ** : L'hiver est rude *(Skrigneg)* ; **Pé vije mad ha douss ar goñ** : Quand l'hiver était bon et doux *(Plouïe)* ; **Ar c'hozhamzer hag ar goañw** : L'automne et l'hiver *(Poullaouen)* ; **Med passeet oa ar gouañw ha passe-mad !** : Mais l'hiver passa et se passa bien ! *(Lokarn)* ; **Ar re-s(e) oa komañset d'o(be)r koat (e)vite, da basseial ar goañw** : Ils commencèrent à faire du bois pour eux, pour passer l'hiver *(Kleden)* ; **Ar blavezh-ma(ñ) vo kal(e)d-kal(e)d ar goañw !** : Cette année l'hiver sera très rigoureux *(Kleden)* ; **Echu é ga'r goñ kaled, deut é ar bleuñ ba'r bod-drein** : On en a fini avec l'hiver dur, le buisson d'épines est en fleur *(Plouïe)* ; **An dra-h(e) vije gwraet deuh ar gooñ ha vijent neteet toud !** : On faisait ça l'hiver et ils étaient tous curés (ruisseaux) ! *(Skrigneg)* ; **Med ar re-he vije gwraet pad ar gouañw pad a vije an erc'h war an douar** : Mais on les faisait l'hiver pendant que la terre était recouverte de neige *(Skrigneg)* ; **Ar gooñ ah(e), ar re-gozh dije kalz a labour, pugur pad ar gooñ vije kalz a zour !** : Là l'hiver, les anciens avaient beaucoup de travail, puisque pendant l'hiver il y avait beaucoup d'eau ! *(Skrigneg)* ; **Med egil(e)-all oa deut riw daoñ neuhe, pudur a laron dec'h oa ar gooñw oa ha oa aet an hir-rew ba i zoworn** : Mais l'autre commençait alors à avoir froid, puisque je vous dis que c'était l'hiver, qu'il était parti et qu'il avait l'onglée aux mains *(Skrigneg)* ; **Ba-kreis ar goañw, ahe vïe daw 'h aretal 'benn nos, viche ket elektrissite** : En plein hiver, là il fallait arrêter avant la nuit, il n'y avait pas d'électricité *(Kergloff)* ; **Goañw oa pugur oa erc'h** : C'était l'hiver puisqu'il y avait de la neige *(Karnod)* ; **Diharzh(añ) oun bet 'h o(be)r alïes, an dra-he vis(e) gwraet 'è deuh ar goañw** : J'ai souvent été défricher les talus, on faisait ça aussi l'hiver *(Kergloff)* ; **Oh ! Ar gwellañ mar(e) zo é matreh(e) 'vel 'tro mis-meurzh ahe, puzur ma blantet 'nê a-raog ar gaoñw, hègn labourefent ket, lec'h ba'n ne(v)e-amzer an dra-h(e) bartï mes-mod** : Oh ! La meilleure époque c'est peut-être comme aux environs du mois de mars là, puisque si vous les plantez avant l'hiver, ils ne travailleront pas, alors qu'au printemps ça part de la même façon *(Laz)*

- **Ba-kreis ar goañw** : En plein hiver ; **Ba-kreis ar gouañ, pa vije re dru ar lanneier, vije ket kass(et) ar saout ba lanneier** : En plein hiver, lorsque les landes étaient grasses, on amenait les vaches dans les landes *(Sant-Nigouden)*
- **Hern ba mis-du a golla ar goañ e vertu** : Orages au mois de novembre hiver peu vigoureux *(Rostrenn)*
- **Mond ga'r goañw** : Ne pas passer l'hiver (mourir) ; **(A-)benn vo trem(e)net ar skoulfad-mañ, (a-)benn-neu'n vo aet un' ga'r goañ(w)** : Avant que l'épisode de mauvais temps ne soit passée, pour-lors il n'aura pas passé l'hiver *(Kergrist)*

**GOAÑVEZH / GOOÑVEZH / GAOÑWEZH** ['gɔ̃ːvəz-s] [gɔ̃'ɑ̃ːvəz-s] ['gɑ̃wəz-s] : [***gouanvez*** XVIII[e]] n.m. (pl. **go(a/o)ñvechou** [gɔ̃'veʃu]) ; Durée d'un hiver

**Ur goañvezh** [gɔ̃'ɑ̃ːvəz-s] **kaled-male(ü)rus ba'r blavezh seiteg** : Un hiver extrêmement rude en (19)17 *(Skrigneg)*

- **Ba ur goañvezh** : En un hiver (durée) ; **Ar bla(v)ezh môa lakeet trapou-gôed môa bet *43* ba ur gaoñwezh** ['gɑ̃wəz-s], **gôed !** : L'année où j'avais mis des pièges à taupe, j'en avais eu 43 en un hiver, des taupes ! *(Laz)*

**GOAÑVIÑ / GOOÑVIÑ** [gɔ̃'ɑ̃:vi] [gɔ̃'ɔ̃:vi] : [***goânvi*** 1659] vb. ; Hiverner

**GOAP** [gwɑ:b-p] : [***goap*** 1499] n.m. ; Moquerie

- **Ober goap deus** : Se moquer de ; **Ar re ar retred a vije 'h o(be)r goap deus re ar skol, moussed ar skol ha moussed ar retred !** : Ceux de la retraite se moquaient de ceux de l'école, les gosses de l'école et les gosses de la retraite ! *(Skrigneg)* ; **Tud ha' teue (e)vi(d) gwel an dud, n'é ket (e)vi(d) o(be)r goap na n'é ket (e)vi(d) brêañ traou !** : Des gens qui venaient voir la population, et non pas pour se moquer ni pour tout défoncer ! *(Poullaouen)* ; **Blam se vije gwraet goap deus ar reñ-se 'è ha vije laret « Ah ! Ar bowr pé benvidika / Ga'n Diaoul a'h a »** : C'est aussi pour ça qu'on se moquait d'eux et qu'on disait : « Ah ! Le pauvre lorsqu'il s'enrichit / Il est emporté par le Diable » *(Kergloff)* ; **Beñ ar patroñ oa raog, an direkteur na bet choñjet an dra-he ! Me oa aet d'o(be)r goap deuhoutoñ !** : Ben le patron d'avant, le directeur avait pensé ça ! J'étais allé me moquer de lui ! *(Plonee)* ; **Me vije gwraet goap deuh-ouin ga ma zad-kàer** : Mon beau-père se moquait de moi *(Berrien)* ; **Ha pad an amzer neuhe vé an dud 'tond deus Parich vankeñchou 'h ober goap deuh-houoh** : Et alors pendant ce temps les gens venant de Paris en vacances se moquent de vous *(Lannedern)* ; **As(e) (e)moump 'ta 'h o(be)r goap un tamm bihen deus ar mar(e) pet(r)a ! Me(d) an dud oa prop walc'h memes-tra d'ar mar(e)-t(e)** : Tiens ! Là nous sommes un petit peu en train de nous moquer de l'époque quoi ! Mais les gens étaient quand-même assez propres à cette époque-là *(Kareis)*

**GOAPER** ['gwapər] : [***goapaer*** XVIᵉ] n.m. (pl. **-ien** [gwa'pɛrjən]) ; Farceur

**« Hezh zo ur goaper » vise laret deusoutoñ** : On disait de lui que c'était un farceur *(Plouïe)*

**GODELL** ['gɔ:dəl] ['gɔ̀:dəl] ['gɔ:ᵊl] : [***godell*** XVIᵉ] n.f. (pl. **-ou** [gɔ'dɛlu] **godillou** [go'dilu] **godilli** [gɔ'dili]) : Poche (de vêtement) (cf. **POCHON**)

**E zoworn ba'n e hodellou** : Les mains dans les poches *(Plouïe)* ; **Matrehe oa toull(e)t i hodillou** : Peut-être ses poches étaient-elles trouées *(Skrigneg)* ; **Be zo kalz arc'hant ba o godilli ?** : Ils ont plein d'argent dans les poches ? *(Skrigneg)* ; **An arc'hant o trousellañ ba foñs ma godellou** : L'argent qui tintinnabule dans le fond de mes poches *(Skrigneg)* ; **Heñw tap e min-tan doc'h e go'ell hag an direnn** : Il prend sa pierre à feu de sa poche et le fusil à aiguiser *(Kleden)* ; **Heñ neus ket ur gwenneg-toull barzh foñs e hodellou** : Il n'a pas un radis en poche *(Skrigneg)* ; **An alc'h(w)o zo barzh na laket ba'n e go(d)ell dèoñ** : Il mit la clef qui s'y trouve dans sa poche *(Landelo)* ; **Despunet an dow alc'h(w)o ba e go(de)ll ha laket an alc'hwïou ba e godilli** : Les deux clefs ramassées dans sa poche et les clefs mises dans ses poches *(Landelo)* ; **Ha oa ur vantell gantoñ c'hoazh hag a na ka(v)et an alc'h(w)o-all ba'r go'ell (a)darr(e)** : Et il avait encore un manteau et il trouva encore une autre clef dans la poche *(Landelo)* ; **Ha hañw pleg i gontell ha lak anèi ba'h i ho'll ! Hag malpoli oa mond da hadkemer ar gontell deuh ar ho(de)ll, ur wich a hije laket da gontell barzh da ho'll oas ket sañset, goude kin, da hadkemer da gontell** : Et il plia son couteau et le mit dans sa poche ! C'était malpoli d'aller reprendre le couteau de la poche, une fois que tu avais mis ton couteau dans ta poche, après tu n'étais plus censé reprendre ton couteau *(Skrigneg)*

- **Godell-bruched** : Poche de poitrine ; **Ba e hodell, ba e hodell-bruched** : Dans sa poche, dans sa poche de poitrine *(An Uhelgoat)*
- **I zoworn gantoñ ba'n e ho(de)ll** : Les mains dans les poches ; **Hag a meump gwel Vrañsou o tond ha 'hat ! Mond mod-se, i zoworn gantoñ ba'h i ho(de)ll !** : Et nous avons vu François qui venait et ma foi ! Venant comme ça, les mains dans les poches ! *(Skrigneg)*
- **Riñs-go(de)ll** : Ruine pour le porte-monnaie ; **Ur riñs go(de)ll é an dra-he !** : C'est une ruine pour le porte-monnaie ce truc ! *(Poullaouen)*

**GOELL** [gwɛl] : [***goell*** 1499] n.m. ; (du) Levain / (de la) Présure

**Vïe laket goell gati (e)vid lak anèi da grogo ha goud(e) neuhe vije gwraet youd** : On ajoutait de la présure pour la faire prendre et alors après on faisait la bouillie *(Pleiben)*

- **Laezh-goell** : (du) Lait fermenté ; **Laezh-goell da oellañ ha da zïoellañ** : Du lait fermenté pour fermenter et finir de fermenter *(An Uhelgoat)*

**GOELL-BÏER** [gwɛl'bijɛr] : [***goel bier*** 1923] n.m. ; (de la) Levure de bière

**Da lakad goell-bïer gantoñ** : Pour mettre de la levure avec *(Skrigneg)* ; **Hezh vise ket laket goell-bïer neu'n ga'r bar(a)** : On mettait alors de la levure avec le pain *(Ponvel)* ; **Goell-bïer vise hag a vise prenet pe(va)r real pe c'hwec'h real matre'n, sed a vise laket hezh hag an de war-lerc'h neu'n, benn-neu'n hi vise gôet mad** : Il y avait de la levure que l'on achetait peut-être quatre réaux ou six réaux, on la mettait donc et alors le lendemain, pour-lors elle avait bien poussé *(Ponvel)*

**GOELL-TOAS** [gwɛl'twɑ:z] : [***goel toaz*** 1923] n.m. ; (du) Levain

**Goell-toas vé gwraet deus an dra-he ya** : On appelle ça le levain oui *(Pleiben)* ; **Ne bade ket gwal bell, ne jome ket goell 'pad pell !** : Il ne durait pas longtemps, le levain ne restait pas longtemps ! *(Pleiben)* ; **Ar goell-bïer pe ar goell-toas ! Ar goell-toas vije ambreget** : La levure ou le levain ! C'était le levain qu'on employait *(Skrigneg)* ; **Ar goell n'é'ñw ket mad kin é daw mond 'e d(a) glask goell ba un ti-all petram ba ur gêr-all** : Le levain n'est plus bon il faut aussi aller chercher du levain dans une autre maison ou un autre village *(Pleiben)* ; **Ba'h ur vor(e)nn vije**

**laket ar goell-toas, ba-lem a vije yin blam daoñ da chom mad** : On mettait le levain dans un bol, là où c'était froid afin qu'il reste bien *(Skrigneg)*

**GOELLAÑ** ['gwɛlə] : [***goellañ*** 1992] vb. ; Fermenter

**Laezh-goell da oellañ ha da zïoellañ** : Du lait fermenté pour fermenter et finir de fermenter *(An Uhelgoat)*

**GOÉÑVIÑ** ['gwẽːvə] : [***goeffaff*** 1499] vb. ; (se) Flétrir

**Da bizheliñ, ya : Da zïaseo un tamm, da hoéñviñ un tamm bihen** : Pour blettir, oui : Pour un peu se tasser, pour un petit peu se flétrir *(Skrigneg)* ; **Surtoud pa vije goéñvet un tamm ! Nann, neuhe oa ket mad dê** : Surtout lorsqu'il était un peu flétri (trèfle) ! Non, alors il n'était pas bon pour elles (vaches) *(Skrigneg)* ; **Ar loned gave mad an dra-he ha' zebe re, hezh vije goéñvet ga'n heol, kajimant-sur teue da c'hweo** : Les bêtes trouvaient ça bon et mangeaient trop, il était flétri par le soleil, il devait très certainement gonfler *(Skrigneg)*

**GÔETA** [go'eta] : [***gôzeta*** 1821] vb. ; Chasser les taupes

**GOETUR / VOETUR** ['gwetyr] ['vwetyr] : [***voetur*** XVI$^{e}$] n.f. (pl. **-iou** [gwe'tyrju] [vwe'tyrju]) ; Voiture

**Ha oa ar oetur gantoñ, oa i-hun** : Il avait la voiture, il était seul *(Berrien)* ; **É pourmen he bab ba he goetur vihen** : Promenant son bébé dans sa petite voiture *(Poullaouen)* ; **Hag e-se he mamm 'h ee da bourmen ar paotr pihen bemde ba'r voetur** : Et donc sa mère allait promener le petit chaque jour en voiture *(Sant-Hern)* ; **Ar oetur vihen oa freñ (e-)bed war'nèi** : La petite voiture n'avait pas de frein *(An Uhelgoat)* ; **Pé 'h ee ar oetur vihen ba un toull mennaket zibrade deuh an douar** : Lorsque la petite voiture allait dans un trou quelconque elle se levait du sol *(An Uhelgoat)* ; **Krog ferm gad un dorn ba talbenn ar oetur** : Accrochant fermement d'une main au fronton de la voiture *(An Uhelgoat)* ; **He goetur zo difandardet** : Sa voiture est déglinguée *(Poullaouen)* ; **Ur oetur héñvel-blom deus e hañi** : Une voiture très semblable à la sienne *(Poullaouen)* ; **Beñ oa ket goetur (e-)bed 'ta d'ar mare-te c'hoazh** : Ben il n'y avait encore aucune voiture tiens à cette époque *(Ponvel)* ; **Oh nann ! N'é ket laret, oa ket goeturiou partoud !** : Oh non ! Ce n'est pas dit, il n'y avait pas de voiture partout ! *(Ponvel)* ; **Kar d'ar mar(e)-te oa ket otoiou, vis(e) lak(et) ba ur oetur, ar charabañ** : Car à cette époque il n'y avait pas d'autos, on mettait dans une voiture, un char à banc *(Kleden)* ; **Bon ! Ha stag ar marc'h 'ha deuh ar oetur vihen, te teuy (a)ssames ganin Théophile, 'h amp d'ar bourk da zeklariñ 'n (hi)ni vihen** : Bon ! Attache le cheval à la petite voiture, tu viendras avec moi Théophile, nous allons au bourg déclarer la p'tite *(Skrigneg)*

- **Lak *ub.* ba e oetur** : Faire grimper *qqn.* dans sa voiture ; **Damaïg lako (a)ha(n)on barzh e oetur** : Tout à l'heure il me fera monter dans sa voiture *(Berrien)* ; **Ma mije gouïet lar a oah o tond ma laket (a)han(o)h ba ma goetur (me)mes-tra !** : Si j'avais su que tu venais, je t'aurais pris dans ma voiture quand-même ! *(Berrien)*
- **Sortïal deus lost ar oetur** : Venir d'un coin paumé ; **Oh ! Ar re-mañ zo sortïal deus lost ar oetur 'n tu bennaket heñ !** : Oh ! Ceux-ci viennent d'un coin paumé quelque part hein ! *(Skrigneg)*

**GOIÑ** ['gɔj] : [***goaff*** 1499] vb. ; Fermenter / Pousser (pâte)

**Laket e doas da hoiñ** : Il a mis sa pâte en pousse *(Landelo)* ; **Dour klouar, vïe lak(et) ed ha vïe mesket an dra-he ha laket holen glas ha goud(e)-se neuhe vïe leusket an dra-he da hoiñ da-beked an de war-lerc'h vintin** : De l'eau tiède, on mettait du blé et on mélangeait ça et on mettait du gros sel et alors ensuite on laissait ça fermenter jusqu'au lendemain matin *(Lokmarïa)* ; **Ah ya !! Ha vije laket da hoiñ an de raog** : Ah oui !! Et on laissait fermenter le jour avant *(Skrigneg)* ; **Lak an toas in go ya, lak(ad) an dra-he da hoïñ !** : Mettre la pâte en fermentation oui, la faire fermenter ! *(Ponvel)*

**GOLC'HED / GOLVED** ['gɔlhəd-t] ['gɔlvəd-t] : [vx. br. ***colcet*** ; ***golchet*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [gɔl'heːdu] [gɔl'veːdu] **golc'hidou** [gɔl'hiːdu] **golc'hijou** [gɔl'hiːʒu] **golc'hiji** [gɔl'hiːʒi] **golc'henou** [gɔl'heːnu] **golvïou** [gɔl'viw]) ; Couette

**Lous é ar holved** : La couette est sale *(Plouïe)* ; **Vije(n)-me ba'h kreis ar holc'hed** : J'étais au centre de la couette *(Skrigneg)* ; **Blam da zibellañ 'naoñ, pudur ar pell oa red kaoud da lakad ba'h golc'hidou zo ba'h ar gwelïou** : Afin de lui enlever la balle, puisque il fallait avoir de la balle pour mettre dans les couettes qu'il y a dans les lits *(Berrien)* ; **Pell-kerc'h vis(e) laket ba'r holvïou, set' vïe daw dispartïañ 'n heñi prop, c'hwi oar walc'h, pé vïer 'torn(añ)** : On mettait de la balle d'avoine dans les couettes, il fallait donc séparer le propre, vous savez bien, lorsqu'on battait *(Plonee)* ; **Golc'hiji gross ahe oagn, me(d) pa vije daw dit mond d'ar stêr ga'r reñ-he vije daw dit cheched hañ !** : C'étaient de grosses couettes, mais lorsqu'il fallait que tu apportes à la rivière, il fallait que tu en foutes un coup hein ! *(Ar Fouillez)* ; **Ha gwech-all vïe ar holved ga ar pell barzh walc'h ha pé vïer 'torn(añ) vïe daw despun ar pell, vis(e) che(ñ)ch ar pell ur wech ar bla** : Et autrefois il y avait la couette contenant de la balle et lorsqu'on battait, on devait ramasser la balle, on changeait la balle une fois l'an *(Plonee)* ; **Pa vije dornet ar c'herc'h vije destumet toud ar pell da lakad ba'h ar holc'hijou mo(d)-se, da zigentañ vijent uhel-uhel ha sul-vïañ ma a gosheent a ziskennès 'e** : Lorsqu'on battait l'avoine, on ramassait toute la balle pour mettre comme ça dans les couettes, au tout début elles étaient très hautes et plus elles vieillissaient, plus tu t'affaissais *(Skrigneg)*

- **Golc'hed-pell** : [***golc'het pell*** 1659] Couette de balle ; **Hag a-wichou chome neuhe un dow-tri devezh hag a'h ee da gousked ba'r c'houloar ga'r saout hag a vije rôet un tamm kolc'hed-pell daoñ** : Et alors parfois il restait quelques deux-trois jours et il allait dormir dans le couloir avec les vaches, on lui donnait une couette de balle *(Skrigneg)* ; **Me meus choñj, ma breu(r) vije 'kousked ba'h ur gwele-klos, laket deja brankou ahe ha laket plous warnoñ ha laket ur holc'hed-pell goude** : Je me rappelle, mon frère dormait dans un lit clos, il avait déjà mis des branches et de la paille dessus et après une couette de balle *(Skrigneg)*

**GOLO / GOLO** ['goːlɔ] ['goːlu] : [***golo*** 1499] n.m. (pl. **-iou** [go'lo.ju] [go'lu.ju]) ; Couvercle / & ad. ; Couvert (-e)

**Sa(v)et na gol(o) ar chern** : Il avait levé le couvercle du banc clos *(Poullaouen)* ; **Ba'r chidour'n-patates vije gwraet ha vije gwraet tan war ar golo** : On faisait dans le chaudron dans lequel on faisait les patates et on fait du feu sur le couvercle *(Skrigneg)* ; **Sañseamant oa mouget, med chome ket mouget, hezh a c'hwee deuzhtu ha sa(v)e ar golo** : Il était censément à l'étouffé, mais il ne restait pas étouffé, il gonflait de suite et le couvercle se soulevait *(Skrigneg)*

- **Be tap(ed) d'ober ur golo-pod** : Être pris pour être père nourricier ; **Hezh zo tapet d'o(be)r ur golo-pod** : Il est pris pour être père nourricier *(Ponvel*
- **Golo ar goulou** : L'abat-jour de la lampe ; **Ma hin(i)-me oa a-peu-prè 'vel golo ar goulou ahe** : La mienne était à-peu-près comme l'abat-jour de la lampe là *(Skrigneg)*
- **Golo-lost (deus bro-Saos)** : Capote (anglaise) (humour, m-à-m. : couvercle de queue d'Angleterre) ; **Ur golo-lost deus bro-Saos, ah ya, an dra-he zo ur gapotenn angles** : Une « golo-lost deus bro-Saos », ah oui, ça c'est une capote anglaise *(Plouïe)*

**GOLO-POD** ['go:lo'po:d-t] : [***golo-pod*** 1732] n.m. ; Père nourricier (homme qui marie une femme enceinte d'un autre)

✗ *syn.* : ***treus-kog***

**Hezh zo ur golo-pod** : C'est un père nourricier *(Plouïe)* ; **Igile na houlle ket mond gati, sete neus ka(v)et ur ginoweg kara d'o(be)r ur golo-pod** : L'autre ne voulait se mettre avec elle, elle a donc trouvé un imbécile, n'est-ce pas, pour faire le père nourricier *(Skrigneg)* ; **Gwich-all vije laret an dra-he pa 'h ee ga ur plac'h hag a vije dougéres ha 'h ee d'o(be)r ar golo-pod hag a vije gwraet un treus-kog deusoutoñ** : On disait ça autrefois lorsqu'il partait avec une femme qui était enceinte, il allait faire le père nourricier qu'on appelait un « treus-kog » *(Skrigneg)* ; **Un treus-kog é an hi(ni) a'h ee d'o(be)r ar golo-pod ! Ar golo-pod a'h ee ga ur plac'h ha' oa ket ar bugel deusountoñ hag a'h ee gati memes-tra, pudur a blije ar plac'h daoñ** : Le père putatif, c'est celui qui devenait le père nourricier ! Le père nourricier allait avec une fille dont l'enfant n'était pas de lui et qui allait quand-même avec elle, puisqu'il aimait la fille *(Skrigneg)*

**GOLOIÑ / GOLEIÑ / GOLO / GOULO / GOÑLO** [go'loj] [go'lɛj] ['go:lɔ] ['gu:lo] ['gɔ̃:lo] : [***gueleiff*** 1499 ; ***goloi*** 1659] vb. (p.p. **golôet** [go'lo:(ə)d-t] **goleit** [go'lɛjt]) ; (se) Couvrir / (se) Recouvrir

**Goleit é ga loustonaj bremañ** : Il est pour l'heure recouvert de saleté *(Plevin)* ; **Goleiñ 'nê meh-mod papred** : Toujours les couvrir de la même manière *(Poullaouen)* ; **Goleit ga ur machin koat vis(e) lak(e)t war'naoñ, oa gwraet 'vid se** : Recouvert d'un machin en bois que l'on mettait dessus, il était fait pour ça *(Ponvel)* ; **Pé vé e(rr)i mis-hero ahe 'his-se ha neuhe mis-du, me holo an dou(a)r ga teil pe ga un dra mennañked** : Lorsque arrive le mois d'octobre là et donc le mois de novembre, je couvre la terre avec du fumier ou quelque chose comme ça *(Skrigneg)* ; **Lesket ar jerdin golôet hag an amprevaned a labour (a)naoñ deuh ar gooñ** : Laissé le jardin couvert et les insectes le travaillent l'hiver *(Skrigneg)* ; **Oa keme goulo an dou(a)r ga de(l)iou pe ga metamant yeot** : Il n'y avait qu'à recouvrir la terre avec des feuilles ou bien avec de l'herbe *(Skrigneg)* ; **Ar re-he vïe laket (a)darr(e) war ar planken-bar(a), blam dê da jom vad vïent goleit ga'n torchou(e)r** : On les mettait de nouveau sur la planche à pain, afin qu'ils restent bons on les recouvrait avec le torchon *(Lokmarïa)* ; **Golôet ma an dow sac'h gad ur livadenn-gwinizh** : J'avais recouvert des deux sacs d'une fine couche de blé *(An Uhelgoat)* ; **Hag ar mo(d)-s(e) n'é ket red diñ lousowiñ (a)nê na deuh ar mildïou na mann e-bed pugur vênt golôet** : Et ainsi il ne t'est pas nécessaire de les traiter contre le mildiou ni rien puisqu'elles sont couvertes *(Skrigneg)* ; **Frotet mad ha goud(e) vije laket ar gostïenn-all war-hourr(e) ha gwraet me(me)s-mod ha goud(e) vije golôet ga liñseniou kozh** : On frottait bien et après on mettait l'autre flanc par-dessus et on refaisait de même, après on couvrait de vieux draps *(Berrien)* ; **Hag an hesk neu'n dé holo ur bern voenn pe ur bern plous, ar re-s(e) oa traou hag a zizoure abominabl !** : Et alors la laîche pour couvrir un tas de foin ou un tas de paille, c'était quelque chose qui drainait formidablement ! *(Ponvel)* ; **Med seulamant re goleie ga gwe ha treou kara !** : Mais seulement ceux qui couvraient d'arbres et autre, n'est-ce pas ? *(Kleden)* ; **Oa ket daw domp riskañ barzh deuh ar gouañ pé vïe glô war ar mein, golôet ga'n dour, vïe gwleb an treid** : Il ne fallait pas que nous glissions dedans l'hiver lorsqu'il pleuvait sur les pierres, recouvertes d'eau, les pieds étaient mouillés *(Plonee)*

- **Boutou golôet** : Sabots en bois recouverts de cuir sur le dessus du pied ; **Ya ha boutou golôet vije ga kalz !** : Oui et il y avait beaucoup des sabots recouvert de cuir ! *(Skrigneg)* ; **Houm(añ) oa ur boutou golôet gati, houzh oa gran !** : Elle chaussait des sabots recouverts de cuir, elle était chic ! *(Skrigneg)*
- **Goloiñ war *udb.* gad *udb.*** : Recouvrir *qqchose* de *qqchose* ; **Deut eint er-maes, med lar(e)t a vé goulo warne 'è gad ur bach** : Ils sont sortis, mais on dit qu'il faut les recouvrir d'une bâche *(Skrigneg)* ; **An dra-he dreuse ket, jome an dour, me(d) dre-hiramzer ar yeot a teu da hoñlo war ar poull** : Ça ne traversait pas, l'eau restait, mais à la longue l'herbe vient recouvrir la mare *(Brennilis)*
- **Mouezh golôet** : Voix rauque ; **Ur vouezh rouwet neus, matresse ur (v)ouezh golôet** : Il a une voix enrouée, peut-être une voix rauque *(Plouïe)*

**GOLVAZH / GOLAZH** ['go:ləz-s] : [***golfaz*** 1499] n.f. (pl. **golvicher** [gol'viʃər]) ; Battoir

**Ar holazh zo gati da skoiñ an dilhad** : Elle a le battoir pour battre le linge *(Lannedern)* ; **An 'olazh, pé vise kannet 'è un tamm dé denn(añ) an dour lous maes, vis(e) pos(et)-hi wa'r min ha vis(e) skoet war'nèi ha gwask(et) un tamm bihen neu'n ha hadpassêt ba'n dour, d(é) lak(ad) an dour net ba(r)zh-enni neu'n** : Le battoir, lorsqu'on battait également un peu pour extraire l'eau sale, on le posait sur la pierre, on frappait dessus, on essorait alors un tout petit peu et on repassait dans l'eau, afin d'y faire entrer l'eau claire *(Kareis)*

**GÔMEN** ['go:mən] : [***gomenn*** 1934] n.m. ; Joint (à bocaux)

**Ha lakeès ar gômen ha jerrès 'nê hag a lakès 'nê da boahad, med kuit da lakad dour gante, na mann e-bed !** : Et tu mettais le joint, tu les fermais et les mettais en cuisson, mais sans mettre le l'eau, ni rien *(Kallag)*

**GONID / GONEG / GONE / GOUNE** ['gɔ̃:nid-t] ['gɔ̃:ne(g-k)] ['gu:ne] : [***gounit*** 1922] ad. ; Gagnant (-e)

**Ya ha chechañ bazh-yod vije gwraet 'è, ahe vije laket ur vazh hag ur plankon hag an hi(ni) sa(v)e egile, heñ vije goneg** : Oui et on tirait aussi le bâton de bouillie, là on mettait un bâton et une planche et celui qui levait l'autre, il était gagnant *(Skrigneg)*

**GONID / GONE / GONEG / GONEO / GOUNE** ['gɔ̃:nid-t] ['gɔ̃:nə(g-k)] [gɔ̃'nɛ.w] ['gu:nə] : [vx. br. ***guinit*** ; ***gounit*** XVI[e]] vb. (p.p. **goneet** [gɔ̃'ne:d-t] **gouneet** [gu'ne:d-t] **goniet** ['gɔ̃njɛd-t] ['gɔ̃njəd-t]) ; Gagner

**Nintra (e-)bed a honee** : Elle ne gagnait rien du tout *(Ar Fouillez)* ; **Oa ket keme(nt)-se (a) draou, honee ket kalz tra heñ !** : Il n'y avait pas tant que ça de choses, elle ne gagnait pas grand-chose hein ! *(Ar Fouillez)* ; **Ya, med gonid mad a reen gate, gwraet mad meus gate** : Oui, mais je gagnais bien grâce à elles, j'ai bien fait grâce à elles *(Kolloreg)* ; **Blamed da honeg ha' ga(v)e dê, me(d) 'benn ar fin vij(e) debet tou'n traou !** : Afin de gagner qu'ils croyaient, mais pour finir ils mangeaient tout leur capital ! *(Skrigneg)* ; **Gis-se hounein arc'hant, vo ket daw din gwerzhañ gwin na gwerzhañ 'n traou gis-se !** : Comme ça je gagnerai de l'argent, il ne me sera plus nécessaire de vendre du vin ni de vendre des trucs comme ça ! *(Ar Fouillez)* ; **Dow-ugent lur bemde a honeen memes-tra hag ugent real a gouste ma lein din, (me)mes-tra oa ket ken vall-te !** : Je gagnais quand-même quarante francs par jour et mon repas me coûtait vingt réaux, ce n'était quand-même pas si mal ! *(Brennilis)* ; **Hag a vije un neubeud gwenneien ga bep-hini ha vije béch ganomp klask goûd piw halle gone ar mignañ toud** : Et chacun était en possession de quelques sous, et nous étions en conflit cherchant à savoir qui pourrait gagner le plus *(Plouïe)* ; **Gonid a ree arc'hant** : Il gagnait de l'argent *(Berrien)* ; **Set(u) d'ar mare-se vise ket goneet kalz arc'hant diwar ar maes** : À cette époque donc on ne gagnait pas beaucoup d'argent à la campagne *(Skrigneg)* ; **Ha ene mamp goneet an eleksionou, aboe beñ meump goneet beb kwech** : Et là nous avions gagné les élections, nous avons depuis gagné à chaque fois *(Kalaner)* ; **Dow Vreton oa partïet d'ar C'hanada da houne erc'hent dre bilañ-koat** : Deux Bretons partirent au Canada pour gagner de l'argent en abattant du bois *(Kleden)* ; **Ha an heñi vije e(rr)o d(a) zigentañ ba ar penn hag a gall(e) touch d'an heñi-ell, heñ honee** : Et celui qui arrivait en premier au bout et qui pouvait toucher l'autre, il gagnait *(Duod)* ; **Ha gouneet peus ? Ya, ya ! Gouneet meump !** : Et vous avez gagné ? Oui, oui ! Nous avons gagné ! *(Plonee)* ; **(A-)benn (ar)c'hoazh vo ur c'hours (e)vid gonid merc'h an otro !** : Il y aura demain une course pour gagner la fille du monsieur ! *(Landelo)* ; **Fenoñs zo bet ur c'hours ha den e-bed neus gouneet (a)ha(no)n-me !** : Il y a eu aujourd'hui une course et personne ne m'a gagnée *(Landelo)* ; **Ac'h ! N'on ket gouneet fenoñs ga den e-bed c'hoazh !** : Ah ! Aujourd'hui je ne suis toujours gagnée par personne ! *(Landelo)* ; **Ya, sur walc'h ! Ha n'é ket walc'h hañ ! Emm peus da hone un tamm mat 'ha !** : Oui, sûrement ! Ce n'est pas suffisant hein ! Tu as besoin de gagner pas mal ma foi ! *(Plonee)* ; **An erc'hent vise gonet, n'é ket dit a oa heñ ! Red dit da reiñ 'nê d'i dud !** : L'argent qu'on gagnait, il n'était pas à toi hein ! Il te fallait le donner à tes parents ! *(Karnod)* ; **Sell ! Ahe (e)ma ar plénennou ! Ar re-he ! Ar plénennou-te ! Ar re-he vo demp toud ! Pa momp gouneet ar vresel amañ gi-mañ, ar re-he vo demp toud !** : Regardez ! Les plaines sont là ! Celles-là ! Ces plaines-là ! Elles seront toutes à nous ! Quand nous aurons gagné la guerre ici-même, elles seront toutes à nous ! *(An Uhelgoat)* ; **Me(d) pa ket droad (ne)med ba un taol ! Set(e) ma dorreh ar vi pa gouneet** : Mais vous n'aviez droit qu'à un coup ! Donc vous aviez gagné si vous cassiez l'œuf *(Kolloreg)*

- **Goneet ar c'hleñved war'naoñ** : Vaincu par la maladie ; **Gouneet neus ar c'hleñved war'naoñ** : Il a été vaincu par la maladie *(Plouïe)*
- **Gonid amzer** : Gagner du temps ; **(B)lerumañ (a)nèi ? Me ree ar mo(d)-se mé hañi 'vid goneo amzer** : La meuler ? Moi je faisais la mienne comme ça pour gagner du temps *(Kleden)*
- **Gonid e voued** : Gagner (sa croûte / sa vie) ; **Hag ar peisant ! Pugur n'eint ket gouest da hon(e) o boued** : Et le paysan ! Puisqu'ils ne peuvent pas gagner leur croûte *(Lannedern)i ;* **Ar vowes-te oa honid hi boued (e)n-ur welc'h(añ) an dilhad ti an dud hag a nïe gwlan** : Cette femme gagnait sa vie en lavant les vêtements chez les gens et elle filait la laine *(Lokered)* ; **Ha ni ouïe ur bern traou ! Ni oa kapat da honi hon boued dija pé 'h emp d'ar skol, ga micher hon zud** : Et nous savions faire un tas de choses ! Nous étions déjà capables de gagner notre croûte lorsque nous allions à l'école, grâce au métier de nos parents *(Skrigneg)* ; **Oh mamm ! Me zo hond (iv)e da honid ma boued (e)vel ar re-all** : Oh maman ! Moi je vais aussi aller gagner ma nourriture comme les autres *(Landelo)*
- **Gonid e vuhe** : Gagner sa vie ; **'Hond da ve dow vla so ganin hag a 'n-im lakeet da labour(a)d ! Ha ray un ouvrïer ha' honeo e vuhe !** : Ça va faire deux ans qu'il est avec moi et il s'est mis à travailler ! Il deviendra un ouvrier et gagnera sa vie ! *(Lannedern)*
- **Gonid war e gleñved** : Vaincre sa maladie ; **Barreg é-hañw (a)darr(e), gouneet neus war e gleñved** : Il est de nouveaux en pleine santé, il a vaincu sa maladie *(Plouïe)*

**GOPADEG / GOPADENN / GOPAL / GOPER** → cf. ; **HOPADEG / HOPADENN / HOPAL / HOPER**

**GOR** [go:r] : [***gor*** 1499] n.m. (pl. **-iou** ['go:rju]) ; Abcès / Chaleur / Pus

**Goriou war'ha(n)on alïes partoud ahe gis-se, pugur ar boued oa ket boued kalz a vitamin ha traou...** : J'avais souvent des abcès partout là comme ça, puisque la nourriture n'était pas une nourriture contenant beaucoup de vitamines et autres... *(Karnod)* ; **Ar gor neuhe oa gwenn hag a teu wichou gwad da-heul 'è, me(d) n'é k(et) an dra-he oa !** : Alors le pus était blanc et parfois du sang vient aussi ensuite, mais ce n'était pas ça ! *(Skrigneg)* ; **Vij(e) ket gor dalc'h-mad, an dra-he ree ur galedenn hag a hl(o)ase o zreig dê da labour(a)d, sell vije troc'het hezh neuhen ga'r marichal neuhen 'è** : Il n'y avait pas toujours de pus, ça faisait un cor aux pieds qui leur faisait mal pour travailler, donc alors le maréchal-ferrant le coupait aussi *(Skrigneg)*

**GORIÑ** ['go:rə] ['go:j] : [***gori*** 1716] vb. ; Chauffer / Couver / Mettre en chauffe / Suppurer & n.vb. Suppuration / & p.p. Purulent (-e)

**Ar vïou zo goret** : Les œufs sont couvés *(Lannedern)* ; **Da lak(ad) an dra-he da ho(r)iñ ?** : Pour le faire suppurer ? *(Skrigneg)* ; **An dared vije 'ho'iñ amzer domm !** : Les épars couvaient du temps chaud ! *(Skrigneg)* ; **An dra-h(e) oa gor't fall-tre gou(de)-se** : Ça avait ensuite très méchamment suppuré *(Laz)* ; **Hag a vise goret ar vorn da roiñ bara d'ar re-he** : Et on chauffait le four pour leur donner du pain *(Plonee)* ; **Hezh a hallo ober ar goriñ ha'n tei(l) zo lous** : Il pourra faire la suppuration et le fumier c'est sale *(Skrigneg)* ; **Bremañ é daw dit mond da ho'iñ ar vïou neuhe** : Maintenant il faut alors que tu ailles couver les œufs *(Landelo)* ; **Teue goret ar vorn ha vïe gwraet ri petram fars ba'r chidour(e)n** : Le four devenait chaud et on faisait du riz ou-bien du far dans le chaudron *(Lannedern)* ; **Benn be (é) horiñ rankent be é c'hlochad-se, joment ket war ar vïou ma vênt ket é c'hlochad kén** : Pour couver elles doivent glousser quoi, elles ne restent pas sur les œufs si elles ne gloussent plus *(Lannedern)* ; **Me n'ounn ket pesse mod vé goret ar vïou !** : Mais je ne sais pas comment on couve des œufs ! *(Landelo)* ; **Pa gomañs goriñ é poent toullañ 'naoñ d'ar gor da zond-maes ha da lakad *produit* war'naoñ neuhen, dour-grijyl petramant dour-javel** : Lorsque ça commence à suppurer, il est temps de le percer pour que le pus sorte et de mettre alors du produit dessus, du Cresyl ou bien de l'eau de javel *(Skrigneg)* ; **Pa vije goret, memes me meus bet gwel(e)t barzh du-mañ a teue ar vetrinèr da doullañ o goûg ahe pé vije re gor hag ablamed daoñ da zond-maes, da ziskargañ !** : Lorsque c'était purulent, j'ai même vu le vétérinaire qui venait chez moi pour leur percer le cou lorsqu'il y avait trop de pus afin qu'il sorte, qu'il se décharge ! *(Skrigneg)*

**GORO / GOROIÑ / GOERO** ['gɔ:r(o)] ['gɔ:rɔ] ['grɔ:i] ['gwɛr(o)] : [vx. br. ***guotro*** ; ***gozro*** 1499 ; ***goëro, gôro*** 1716] vb. ; Traire

**Pigur gwech-all an dud 'h ee tost d'ar loned (e)n-ur horo (a)nê** : Puisque autrefois les gens se rapprochaient des animaux en les trayant *(Sant-Wazheg)* ; **Gorôet ar saout** : Les vaches sont traites *(Plouïe)* ; **Gorôet vije ar saout toud ga'r merc'hed ga an doworn** : Toutes les vaches étaient traitent à la main par les femmes *(Plouïe)* ; **Hezh neus gorôet ar veuc'h ba'r sailh** : Il a trait la vache dans le seau *(Lannedern)* ; **Ya, med ar veuc'h vé gorôet dre he beg hañ !** : Oui, mais on trait la vache par le bout hein ! *(Plouïe)* ; **D'ar mar(e)-se voa ga keseg, ga'r saout vïe daw goro 'nê ga'n dorn !** : C'était avec des chevaux à cette époque et il fallait traire les vaches à la main *(Plonee)* ; **Ar baotred hoerègn ket ar saout heñ ! Oa kemed ar merc'hed a hoerè ar saout !** : Les hommes ne trayaient pas les vaches hein ! Il n'y avait que les femmes qui trayaient les vaches ! *(Kergloff)* ; **Ale ! Amañ (e)ma ar fouet, ale ! Po da zestum (a)val(d)ouar ! Pé vo despugnet an aval(d)ouar (v)o ar saout da hor(o) ! Pé vé saout da hor(o) a vé ar moc'h da vouet(a) !** : Allez ! Le fouet est ici, allez ! Tu auras les pommes de terre à ramasser ! Lorsque tu auras ramassé les pommes de terre tu auras les vaches à traire ! Et lorsqu'il y a des vaches à traire, il y a les cochons à nourrir ! *(Plonee)* ; **Ga'r mikanik vije gwraet dizhtu vije gorôet ar saout, vije laket ba ar mekanik-laezh hag a vije trôet** : Avec la machine on faisait dès que les vaches étaient traites, on mettait dans la machine à lait et on tournait *(Skrigneg)* ; **Pé vise e(rr)o ur serten mar(e) é e(rr)o komañs da bounnerraad ga he loue ha vïe dilaezhet, vise red dihan da hoer(o) anèi** : Lorsqu'on arrivait à une certaine époque, la vache commence à d'alourdir à cause de son veau, on lui faisait passer son lait, il fallait arrêter de la traire *(Ponvel)* ; **N'ogn ket gouest da hor(o) ar saout ba o devezh, mitin hag abard'hê** : Ils ne seront pas capables de traire les vaches dans leur journée, matin et soir *(Poullaouen)* ; **Pé vije gorôet ar veuc'h vije kass(e)t ar laezh d'ekremiñ ha vije separ(e)t ar c'hoaien deus ar laezh-ell ha se oa 'vid o(be)r kochoniou...** : Lorsqu'on trayait la vache, on amenait le lait à écrémer et la crème était séparée de l'autre lait et ça c'était pour faire des cochons... *(Plourac'h)* ; **An dro vije gwraet a-raog vije gorôet ar saout, ur c'hamionad, a-raog vije komañs(et) an dud da hor(o) ! Pugur fa ket droad d'amerd an dud a-raog pa vijent 'hor(o) !** : On faisait le tour avant que les vaches ne soient traites, un plein camion, avant que les gens ne commencent à traire ! Puisque tu n'avais pas le droit avant d'emmerder les gens lorsqu'ils trayaient ! *(Karnod)*

- **Bet é bet ar làer 'hoer(o) ar saout** : Le voleur est allé traire les vaches (c-à-d. que les vaches n'avaient pas beaucoup de lait) ; **Ma vis(e) ket kalz laezh ga'r saout vise laret : « Bet é bet ar làer 'hoer(o) ar saout »** : Si les vaches n'avaient pas beaucoup de lait, on disait : « Le voleur est allé traire les vaches » *(Kergloff)*

**GORRE / GOURRE** ['gɔ:r(ə)] ['gu:r(ə)] : [vx. br. ***gurre*** ; ***gorre*** 1427] n.m. ; Dessus / Haut / Surface

✗ *m. comp.* : ***diwar-horre, war-horre***

**Ba Plouïe zo diw lodenn, ar goueleg hag ar gorr'** : Il y a deux parties à Plouyé, le bas et le haut *(Plouïe)* ; **Ar gorr' é an tu-nec'h d'ar barres** : Le « gorre » c'est l'Est (le haut) de la paroisse *(Plouïe)* ; **'Kreis-tre ar gorr' hag ar goueleg** : Juste entre le haut et le bas *(Plouyé)*

- **War ar gorre** : À la surface ; **Ken vise deut ar rêjin war ar gorr'** : Jusqu'à ce que le raisin remonte à la surface *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Hag a vije echüet dalc'h-mad ga un tamm plous war ar gourre** : Et on finissait toujours avec un peu de paille sur le dessus *(Skrigneg)* ; **Ha go(ude)-se an dud a'h ee war ar gourre neu'n ha ree ur bern plous war-gourr(e) ar c'hoat ar mod-se** : Et ensuite les gens allaient alors sur le dessus et faisaient un tas de paille à la surface du bois comme ça *(Speied)* ; **Gwel a rañw (a)naoñ c'hoazh troc'h ar c'hroc'hen war ar gourre, goud(e)-se oa ur c'hroc'hen-all c'hoazh** : Je le vois encore couper la peau en surface, ensuite encore une autre peau *(Skrigneg)* ; **'Hond da ve sa(v)et ar c'hoèien tew war ar gorre ha vise tapet (iv)e ar c'hoèien neu'n ga'r gloger, ga'r l(o)a-bod ma peus c'hoant ha vise laket ba ar pod (a-)raog oa deut an ekremeus** : La crème épaisse remontait à la surface et on prenait alors la crème à la louche, à la cuiller à pot si tu veux, et on mettait dans le pot avant que n'apparaisse l'écrémeuse *(Ponvel)*

**GORTOS / GORTEI / GORTES** ['gɔʳtəs] [gɔʳ'tɛj] ['gɔʳtɛs] : [***gortos*** 1499] vb. ; Attendre

**Go'tos (e)ta !** : Attends donc ! *(Plouïe)* ; **Mi ho'tey (a)naoñ** : Je l'attendrai *(Kergrist)* ; **Gortes bremañ...** : Maintenant attends... *(Plouïe)* ; **Skuizh oa 'ho'tos !** : Il était fatigué d'attendre ! *(Skrigneg)* ; **Go'tos go'tos ! /**

**Go'teis go'teis !** : Attends deux secondes ! *(An Uhelgoat, Plouïe)* ; **Med gorteit (e)ta !** : Mais attendez donc ! *(Poullaouen)* ; **'Ho'tos pet(r)a 'h out o(be)r ?** : Qu'attends-tu pour faire ? *(Skrigneg)* ; **Kàer oa go(r)tos ha go'tos teue ket bigwale** : On avait beau attendre et attendre il ne venait pas d'enfant *(Sant-Hern)* ; **Kar goud(e)-se oamp o hortos la nïemp ka(v)et ur ferm benneg** : Et après ça nous attendions de trouver une ferme quelconque *(Sant-Wazheg)* ; **Yeo ! Go'tos (e)ta bremañ (e)mon (é) hond da lar dit neuhe** : Si ! Attends donc maintenant je vais donc te le dire *(Plouïe)* ; **Ar c'horbilhar oa ba toull an ilis (é) hortes dond maes** : Le corbillard attendait dehors à la porte de l'église *(Kergrist)* ; **Ah ya ! Ha gortôet ! Damait vo gweled an dra-he** : Ah oui ! Attendez ! Tout à l'heure on va voir ça *(Plonee)* ; **An anaon zo ahe à 'ho(r)tos hemañ da vervel** : Les âmes des défunts attendent là qu'il meure *(Skrigneg)* ; **Eizh-naw mis hag ar re-ell neu'n vise go'tei' ken nïent gourla** : Huit-neuf mois et alors pour les autres, on attendait qu'ils aient entre quinze et dix-huit mois *(Kareis)* ; **Hag oa ket 'vid go'tos pudur hañw goude, an de war-lerc'h n'onn ket pet(r)a na** : Et il ne pouvait pas attendre puisque lui après, le lendemain je ne sais pas ce qu'il avait *(Skrigneg)* ; **Bon mad-tre ! Mond a rañw da ho'tos (a)han(ou)t neuhe d'ond deus taol** : Bon très bien ! Je vais t'attendre pour se mettre à table *(Skrigneg)* ; **Beñ ma galle ket ober goude-se reñke go'tos mis-meur(z)h da lakad e draou** : Ben s'il ne pouvait pas faire après ça il devait attendre le mois de Mars pour mettre ses choses *(Berrien)* ; **Daw dèi go'tei pegur oa-hi labourad ba ti un noter** : Il fallait qu'elle attende puisqu'elle travaillait chez un notaire *(Sant-Hern)* ; **Ha setou an arc'hant vis(e) o ho'tos (a-)benn zigoueye** : Et donc l'argent attendait que ça arrive *(Sant-Wazheg)* ; **À ho'tos an dommder (e)maint 'benn diflukañ** : Ils attendent la chaleur pour éclore *(Skrigneg)* ; **Hem(añ)-all oa 'ho'tos gwel 'naoñ hond er-maes, oa chomet ene, oa drañw !** : L'autre attendait de le voir sortir, il était resté là, derrière ! *(Skrigneg)* ; **'Ho keme(d) go'tos aha(n)on, me 'h ay (a)ssames ganes, un eur pe un eur, me 'n-om ga(v)o !** : Vous n'aurez qu'à m'attendre, je viendrai avec vous, j'arriverai à une heure ou à une autre ! *(Skrigneg)* ; **Pugur heus ket souetet blavezh mad diñ, na da hin(i) e-bed douh-oemp ha oamp toud o ho'tos !** : Puisque tu ne m'as pas souhaité la bonne année, ni à aucun d'entre nous alors que nous attendions tous ! *(Skrigneg)* ; **Ah ! Heus kemed reiñ an alc'h(w)o diñ, me zo hond d'an oto da ho'tos ahan(o)h !** : Ah ! Tu n'as qu'à me donner la clef, je vais à l'auto vous attendre ! *(Skrigneg)* ; **Oa ga he dilhad ha ho'tos 'naoñ, set' skuizhet 'è !** : Elle était avec son linge en train de l'attendre, donc aussi fatiguée ! *(Skrigneg)* ; **Un' vis(e) 'ho'tos 'hann vij(e) riñs(et) ar bak d'ar sul, ar bak-laezh** : Il y en a un qui attendait jusqu'à ce que le bac soit vidé le dimanche, le bac à lait *(Karnod)* ; **Pa oan ganet, da zigentañ oa ket o ho'tos aha(n)on, pedur me oa pell war-lerc'h ar re-all, trizeg la** : Lorsque je naquis, au départ, il ne m'attendait pas, puisque j'étais longtemps après les autres, treize ans *(Skrigneg)* ; **Bet neus dow glodad deja hag a (e)ma à ho(r)tos ur glodad-all, pu(d)ur ar c'hijer né dow-tri glodad ar bla** : Elle a eu déjà deux portées et elle attend une autre portée, puisque les chats ont deux-trois portées par an *(Skrigneg)* ; **Ha pa 'n-om ga(v)e war ar porzh a chome ene da ho(r)tos ken a'h ee mamm da dennañ 'nèi maes ar limon** : Et lorsqu'elle se trouvait là dans la cour attendant que ma mère ne vienne la sortir du limon *(Skrigneg)* ; **Ma ha c'hoant da gaoud da hreun, a ho(r)teès ! Hag a ma vije bleud, teue bleud ganes hag a rôes da hreun d'o(be)r hi(ni) 'n'-all** : Si tu avais envie d'avoir ton grain, tu attendais ! Et s'il y avait de la farine, tu rapportais de la farine et tu donnais ton grain pour faire celle d'un autre *(Skrigneg)*

- **Da ho(r)tos** : En attendant (de) ; **Avalou lakeet da bezheliñ un tamm, da ho(r)tos mond d'ar pressou(e)r** : Des pommes qu'on faisait un peu blettir, en attendant d'aller au pressoir *(Skrigneg)* ; **Med da ho'tos é Yvonne oa toull-an-noñr ! Pudur oa ket bet digoret an noñr ! Oa ket 'vid mond ba'h 'n ti !** : Mais en attendant c'était Yvonne qui était au pas de la porte ! Puisqu'on ne lui ouvrit pas la porte ! Elle ne pouvait renter dans la maison ! *(Skrigneg)*
- **Da ho(r)tos *ub.* da zond** : En attendant la venue de *qqn.* ; **Da hortos marc'hadourien da zond** : En attendant la venue des marchands *(An Uhelgoat)*
- **Go(r)tos *ub.* da + *vb.*** : Attendre que *qqn.* + *vb.* ; **Ni vïe ba'n toull-an-nor ahe gis-se, mé breur ha neuhe ma c'hoar, 'hortos anê da zond-kuit** : Nous étions là comme ça sur le pas de la porte, mon frère et alors ma sœur, attendant qu'ils partent *(Kolloreg)*

**GORTOSENN / KORTOSENN** [gɔr'toːzən] [kɔr'toːzən] : [***gortosen*** 1659] n.f. ; Collation (10h)

**Gwraet vé ur gortosenn da deg eur deuh ar mintin pé vé an dud 'falc'had, da evañ kafe ba'r prad** : On fait une collation à dix heures lorsque les gens fauchent, pour boire le café au pré *(Lannedern)* ; **Gwir é vije ur hortosenn : bara, kig, ur bann'h kafe ga lambig barzh hag ur c'horgnad-putun da-houde** : C'est vrai qu'il y avait une collation à 10 heures, du pain, de la viande, un coup de café avec du lambig et une pipe de tabac ensuite *(An Uhelgoat)*

**GOUARNAMANT** [gwar'nɑ̃mɑ̃n-t] [gur'nɑ̃mɑ̃n-t] : [***gouuernement*** XVI[e]] n.m. (pl. **gouarnamañchou** [gwarna'mɑ̃ʃu]) ; Gouvernement

**Ar gouarnamant kozh** : L'ancien gouvernement *(Berrien)* ; **Ar gou'rnamant a lar : « Nign a ray an dra-m(añ) hag an dra-h(e) »** : Le gouvernement dit : « Nous ferons ci et ça » *(Lannedern)* ; **Ar vuhe ba'r Frañs n'é ket gouest da jeñch, un deiezh vo un' vo gwenn ba penn ar gou'rnamant hag an devezh-all é egile vo ru...** : La vie en France ne peut pas changer, un jour ce sera un « blanc » à la tête du gouvernement et un autre jour ce sera un autre qui sera « rouge » *(Lannedern)*

- **Deus peurzh ar gouarnamant** : Aux ordres du gouvernement ; **Ar re-he zo deus peurzh ar gouarnamant !** : Ils sont aux ordres du gouvernement ! *(Poullaouen)*
- **Kaoud ur bugel diwar marc'h (ar gou'rnamant / ma yontr)** : Avoir un enfant sans être marié (mot-à-mot : à partir du cheval (du gouvernement / de mon oncle)

**GOÛD / GOUÏED** [guːd-t] ['gwijəd-t] : [***gouzuout*** 1499] vb. ; Savoir / Avoir pour habitude / Être habitué (-e) à

✗ *m. comp.* : ***bete-goûd***

**Te oar brezhoneg mad** : Tu sais bien le breton *(Plouïe)* ; **Me ouïon ket** : Je ne sais pas *(Ponvel)* ; **Goûd a ran...** : Je sais... *(Karnod)* ; **N'ouzon ket kàer 'ha paotr !** : Je ne sais pas trop ma foi, mon gars ! *(Plonee)* ; **Beñ n'ounn ket** : Ben je ne sais pas *(Sant-Wazheg)* ; **Me zo bet hag a oar !** : Je suis allé et je sais ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! Te oar kalz a draou 'ha !** : Oh ! Toi tu sais beaucoup de choses ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Kêh da hoûd... Kêh da hoûd brom(añ) !** : Allez savoir... Allez savoir maintenant ! *(Lokarn)* ; **Med neuhe ouïen ket c'hoazh lar teuoh fenoñs** : Mais alors je ne savais pas encore que vous veniez aujourd'hui *(Skrigneg)* ; **N'oun ket 'vid lared dit (ne)med pezh a hounn** : Je ne peux te dire que ce que je sais *(Skrigneg)* ; **Ah ya ! Goûd a hounn pe-naos vise gwraet ha !** : Ah oui ! Je sais comment on faisait ma foi ! *(Brennilis)* ; **Me ouïèn ket kàer petra sinifiè an dra-se** : Je ne savais pas vraiment ce que ça signifiait *(Kareis)* ; **Ma ouïefeh toud ar pezh zo bet passeet ga'n dra-h(e) !** : Si vous saviez tout ce qui s'est passé à cause de ça ! *(Plouïe)* ; **Ah ! N'ounn ket (ha)g-eñw vé lar(e)t an dra-he e brezhoneg !** : Ah ! Je ne sais pas si on dit ça en breton ! *(Laz)* ; **Oh ! Ma ouïefes toud pezh a meu(s)-me gwraet 'ha, te vefe soueet 'è !** : Oh ! Ma foi, si tu savais tout ce que moi j'ai fait, tu serais étonné aussi ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! Te oar kalz a draou, te zo aet sañved-mat !** : Oh ! Toi tu sais plein de choses, tu es devenu très savant ! *(Skrigneg)* ; **Pet(r)a vé lar(e)t ? Oh ! Brem(añ) a larin ket, koulskoude 'hounn 'ha !** : Qu'est-ce qu'on dit ? Oh ! Maintenant je ne dirai pas, pourtant je sais ma foi ! *(Skrigneg)* ; **C'hwi oar gwelloc'h 'vidon, me meus ket choñj kàer kén (aha)naon !** : Tu sais mieux que moi, moi je ne me rappelle plus vraiment ! *(Speied)* ; **Me oar lared : « Me zo mad d'hond d'an ti-skoul ! Me ziskeef(e) dehe brezhoneg, brezhoneg mad ! »** : J'ai coutume de dire : « Je suis bonne pour aller à l'école ! Je leur apprendrai le breton, du bon breton ! » *(Plonee)* ; **Na ouïe ket pe-lec'h mond** : Il ne savait pas où aller *(Plouïe)* ; **N'ouon ket pe-naos vise gwraet** : Je ne sais pas comment on faisait *(Plouïe)* ; **N'ounn ket mann (e-)bed (aha)naon !** : Je ne sais rien du tout ! *(Speied)* ; **Ah ! Taol ple mad ! Goûd da-beked p(e)-lec'h mond ! Kar n'efomp ket d'o(be)r kasellig dit !** : Ah ! Prends bien garde à toi ! À savoir jusqu'où aller ! Car nous n'allons pas te soutenir pour marcher ! *(Skrigneg)* ; **Ar mod-se ouïe an dud badinañ 'tresse ha c'ho(a)rzhin ha kemer plijadur ha dikrïañ an dud 'vel-just** : Ainsi les gens avaient l'habitude de plaisanter entre eux, de rire, de prendre du plaisir et de décrier les gens bien sûr *(Lannedern)* ; **E(rr)i out en oad da hoûd ha n'ou(z)es ket se !? Lar vemp sañset da souetiñ blavezh mad !** : Tu es arrivé en âge de savoir et tu ne sais pas ça ?! Que nous sommes censés souhaiter la bonne année ! *(Skrigneg)* ; **Ya goûd a hounn** : Oui je sais *(Plouïe)* ; **Me n'ouzon ket dig-eñw n'é ket « hinkan » vé gwraet deus an dra-he** : Je ne sais pas si ce n'est pas « hinkan » que l'on utilise pour dire ça *(Plouïe)* ; **Oh ! Hezh so ur ginoweg, heñ oar na be na ba !** : Oh ! C'est un imbécile, il ne sait rien du tout ! *(Skrigneg)* **Oy goulskoude me meus bet gwelet toud an dra-he ha houzon papred** : Oh pourtant j'ai eu vu tout ça, et je le sais encore *(Plouïe)* ; **Ha den e-bed na gouïet la oa bet ar vamm ba'r gambr** : Et personne ne sut que la mère était allée dans la chambre *(Sant-Hern)* ; **Passeal ar reve (e)vid goûd dig-heñw vênt mad da ve soudard** : Passer le conseil de révision pour savoir s'ils sont aptes à devenir soldat *(Plouïe)* ; **Ar mod-se beñ me ouïon ket petra vo gwraet deusoudoc'h neu'n !** : Comme ça ben je ne sais pas ce qu'on va faire de toi alors *(Sant-Hern)* ; **Goûd a ran lar oa ur gomz simpl da lared an dra-he** : Je sais qu'il existait un mot simple pour dire ça *(Plouïe)* ; **Ma gouïet (a-)zigante deus ur plac'h ha' oa sa(v)et gantañ pad ar bresel** : Par eux j'ai eu connaissance d'une fille qu'il éleva pendant la guerre *(Plourac'h)* ; **(A-)bénn (a)n nos, lod oar lar fenoñs, lod lar (a-)bénn (im)berr, ar re-gozh ouïe lar (a-)bénn (im)berr, me meus ket bet laret (a-)bénn (im)berr, klêt meus bet ar re-gozh lar an dra-he** : Ce soir, certains ont l'habitude de dire « fenoñs », certains disent « (a-)bénn (im)berr », les anciens connaissaient « (a-)benn (im)berr », mais moi je n'ai pas utilisé « (a-)bénn (im)berr », j'ai entendu les anciens dire ça *(Laz)* ; **Pé nïe gouïet he mamm la oa dougéres** : Quand sa mère a su qu'elle était enceinte *(Plouïe)* ; **Med ahe n'ouzon ket dig-hañ é gwir** : Mais là je ne sais pas si c'est vrai *(Landelo)* ; **N'oaran ket** : Je ne sais pas *(Kergrist)* ; **Na ouien ket dalc'h-mad 'è** : Je ne savais pas toujours non-plus *(Skrigneg)* ; **Pezh a houien laren** : Je disais ce que je savais *(Skrigneg)* ; **Pegur ouïe toud** : Puisqu'il savait tout *(Landelo)* ; **Te oar ? Me n'ouzon ket** : Toi tu sais ? Moi je ne sais pas *(Berrien)* ; **Baleo a ouïe sertenamant** : Il savait certainement marcher *(Berrien)* ; **An dra-he ouïes ket ?** : Tu ne savais pas ça ? *(Plouïe)* ; **Med houomp toud pedavar(e) vé** : Mais on sait tous quand ça a lieu *(An Uhelgoat)* ; **Toud an dud oueo hag me'h a d'en-om jal d'an eskob** : Tout le monde saura et je vais me plaindre à l'évêque *(Landelo)* ; **Ur gomz bennag zo, med n'ouzon ket, aet é n'ounn ket da be-lec'h é** : Il existe un mot quelconque, mais je ne sais pas, je ne le trouve plus *(Plouïe)* ; **Ha 'h on bet n'ounn ket pe-geid (é) klask ur raiedenn pugur mamp gwelet (a)nèi** : Et j'ai été je ne sais pas combien de temps à chercher un rat puisque nous l'avions vu *(Plouïe)* ; **Oueo ket (a)naoñ...** : Il ne le saura pas... *(Sant-Wazheg)* ; **Goude ouzomp bep e damm !** : Maintenant que nous savons chacun notre part *(Plouïe)* ; **Ha c'hwi oar a-walc'h** : Et vous savez bien *(An Uhelgoat)* ; **Deut oa memes-tra, pugur ouïe da-beked pe-lec'h mond** : Il était quand-même venu puisqu'il savait jusqu'où aller *(Plouïe)* ; **Ma mije gouïet lar a oah o tond ma laket (a)han(o)h ba ma goetur (me)mes-tra !** : Si j'avais su que tu venais, je t'aurais pris dans ma voiture quand-même ! *(Berrien)* ; **Pa n'ouzer ket** : Quand on ne sait pas *(Berrien)* ; **Ma mije goaret, oan ket deut !** : Si j'avais su, je ne serais pas venu ! *(Kergrist)* ; **Ma mije gouïet, vefen ket deut !** : Si j'avais su, je ne serais pas venu ! *(Plouïe)* ; **An dra-he ne ouzemp ket** : C'est ça qu'on ne sait pas *(Berrien)* ; **Be oa lod deuh ar merc'hed ouïe labourad ga'r c'heseg d'ar mare-te, pad ar bresel** : Certaines femmes avaient pour habitude de travailler avec les chevaux à cette époque, pendant la guerre *(Berrien)* ; **Un dèn hag a ouïe un tamm bihen ober medissin un tamm pé vije d'ober war al loned hag an dud** : Une personne avait pour habitude de pratiquer la médecine quand on devait le faire sur les animaux et les gens *(An Uhelgoat)* ; **Gis a ouïon ket pe-seurt mod vé gwraet da nos kentañ an eured** : Vu que je ne sais pas comment on fait pour la nuit de noce *(Sant-Hern)* ; **Pegur ouïe a-walc'h lar oa ar boesson** : Puisqu'il savait bien qu'il y avait de l'alcool *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Dam betra n'ounn ket...** : Je ne sais pas pour quelle raison... *(Plouïe)* ; **Goûd ret petar é ur richenn ?** : Tu sais ce qu'est un dicton ? *(Speied)* ; **Ase ouïon ket mann e-bed !** : Là je ne sais rien du tout ! *(Ponvel)* ; **N'ouzoh ket kontañ ?** : Tu ne sais pas compter ? *(Pleiben)* ; **N'ouzon ket ma-hun !** : Je ne sais pas moi-même ! *(Plouïe)* ; **Ah ! Se ouïon ket...** : Ah ! Ça je ne sais pas... *(Lokarn)* ; **Hezh so un' ha' na ouïe k(et) 'h o(be)r petra vé** : Lui c'est un qui ne savait pas ce qu'il fait *(Motre)* ; **Kèh da hoûd !** : Allez savoir ! *(Kleden)* ; **Oh beñ ! Goûd a res, heñ neus ket emm deus an dud andikaped deus en-dro dèeñ** : Oh ben, tu sais, il n'a pas besoin de personnes handicapées autour de lui *(Kallag)* ; **An hanter deus an dud oarant ket hanoiou ar loened 'e** : La moitié des gens ne savent pas non-plus les noms des animaux *(Plourac'h)* ; **Deñn e-bed n'eus bet a-walc'h (e)vid gouïed !** : Nul ne put savoir ! *(Kleden)* ; **Kar me ouïo lared ga piw 'o aet ar re-mañ** : Car je saurai dire qui les aura

dérobés *(Landelo)* ; **Ya, med ma oar-hañw mïoc'h 'vidomp** : Oui, mais s'il sait plus que nous *(Plouïe)* ; **Me meus bet gouïet toud an traou-te...** : J'ai eu su tout ça... *(Kergloff)* ; **Goûd a-walc'h 'hou'h** : Vous savez bien *(Landelo)* ; **Mallezh en Doue n'eus ket den e-bed gwelloc'h en brezhoneg 'vid a ouïes-te !** : Nom de Dieu, il n'y a personne qui sait le breton mieux que toi ! *(Poullaouen)* ; **Hag vij(e) ket lar(e)t mann e-bed diñ, pudur goûd a ouïent vijen laket da labourad !** : Et on ne me disait rien, puisqu'ils savaient qu'on me faisait travailler ! *(Skrigneg)*

- **Deus amzer gozh ha n'ounn ket deus pe-geid** : Depuis des temps immémoriaux ; **Ene oa bet, deus amzer gozh ha n'ounn ket deus pe-geid, a oa tumulussou ene** : Ici il y a eu, depuis des temps immémoriaux, des tumulus *(Plouïe)*
- **Ha me oar petra c'hoazh** : Et que sais-je encore ; **Spilhou, gwlan, neud ha me oar petra c'hoazh...** : Des épingles, de la laine, des fils et que sais-je encore... *(An Uhelgoat)*
- **Houzes a-walc'h / Houzoh a-walc'h** : Tu sais bien / Vous savez bien ; **« labour-sul, labour nul » pugur oa bet difennet, houzes a-walc'h, ga'r relijïon labourad d'ar sul** : « labour-sul, labour nul » puisque c'était défendu, tu sais bien, par la religion de travailler le dimanche *(Plouïe)*
- **Goûd an tu deus** : Savoir s'y prendre avec ; **Neus mar(e) (e-)bed da gomañs na d'echüiñ ! Ordremmes (e-)bed ! Oar ket tu (e-)bed deus nitra !** : Il n'a aucun temps pour commencer ni pour finir ! Il ne sait pas s'y prendre ! Il ne sait s'y prendre avec rien ! *(Plonee)*
- **Goûd ar jeu** : S'y connaître ; **Houzh a oar ar jeu !** : Elle s'y connaît ! *(Skrigneg)* ; **Med hag ar re-gozh ouïè ar jeu a-peu-prè deus an dra-se** : Mais les vieux s'y connaissaient a-peu-près sur ça *(Kleden)*
- **Goûd a-walc'h ret** [gwa'xet] : Vous savez bien ; **Oh ! Neu'n, goû(d) walc'h ret, vise ket maïs na traou !** : Oh ! Alors, vous savez bien, il n'y avait pas de maïs ni rien ! *(Lokarn)*
- **Goûd dare** : Ne savoir absolument rien ; **Ale, ouïen dare ken oa deut an heñi du da-beked du-mañ** : Allez, je ne savais absolument pas jusqu'à ce que le noir vienne jusqu'à chez moi *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Goûd labourad e vicher** : Connaître son métier ; **Gouïed ree-heñw labour'd i mecher ! Ree keme(d) an dra-he (a)naoñ !** : Il connaissait son métier ! Il ne faisait que ça *(Kleden)*
- **Goûd roud** : Connaître le chemin ; **Ouïe roud papred** : Il connaissait le chemin en tout cas *(Kolloreg)*
- **Ha me oar-me d'o(be)r pet(r)a...** : Et que sais-je pour quoi faire... *(Brennilis)*
- **Ha na oar ket an nén pegement** : Et personne ne sait à quel point ; **(A)boe kant la so neus chañch(et) an traou ha na oar ket 'n nén pegement !** : Depuis cent ans, les choses ont changé et personne ne sait à quel point ! *(Kareis)*
- **Kass goûd** [kas'gu:d-t] [kas'ku:d-t] : **Mi zo kass goûd** : Je me demande / Je m'interroge *(Poullaouen)*
- **Klask goûd** : Chercher à savoir ; **Ha ba'r fin vijent é klask goûd piw a nije an drapo** : Et à la fin ils cherchaient à savoir qui aurait le drapeau *(Plouïe)* ; **N'ounn ket pe oa gwir pe pet(r)a, n'oun ket bet 'è 'klask goûd !** : Je ne sais pas si c'est vrai ou quoi, je n'ai pas cherché à savoir ! *(Skrigneg)* ; **Ha na klask' goûd ga pet(r)a vïent debet 'è...** : Aussi il chercha à savoir par quoi elles étaient mangées... *(Poullaouen)*
- **Me oar / Me oar-me** : Que sais-je ; **C'hwenn, pe low, me-oar...** : Puces, ou poux, que sais-je... *(Skrigneg)*
- **Me oar petra** : Je ne sais quoi... ; **Neuhe vijes à klask kass 'naoñ kuit kwa ! Abretoc'h 'vi(d) oa sañset, me oar pet'a...** : Tu étais alors à chercher à le faire partir quoi ! Plus tôt que prévu, je ne sais quoi... *(Skrigneg)*
- **N'ounn ket pe é gwir pe petra (/betra)** : Je ne sais pas si c'est vrai ou quoi ; **N'ounn ket pe oa gwir pe pet(r)a, n'oun ket bet 'è 'klask goûd !** : Je ne sais pas si c'est vrai ou quoi, je n'ai pas cherché à savoir ! *(Skrigneg)*
- **Pass goûd fall ar + *langaj*** : Pas mal se débrouiller en + *langue* ; **Eh ! Ar re-mañ n'ouzont ket fall ar brezhoneg, bet eint 'tiskiñ un tu bennaket ! Moien zo da gont ar gaos gate** : Eh ! Ceux-ci ne se débrouillent pas mal en breton, ils sont allés apprendre quelque part ! On peut parler avec eux *(Skrigneg)*
- **Pass goûd notenn e-bed** : Ne rien savoir du tout ; **Ya, me(d) vorz pe-naos : Lod so paotred lemm 'è hag a oar ! Ha lod-all n'ouzont notenn (e-)be(d) ! Me(d) notenn (e-)be(d) !!! Zo teuk ! Un teuker a vé gwraet deus an dra-he !** : Oui, mais peu importe : Certains sont aussi des gars vifs et qui savent ! Et certains autres ne savaient rien du tout ! Mais rien du tout ! Sont empotés ! On appelle ça des empotés ! *(Skrigneg)*
- **Pe me oar pe-lec'h** : Ou je ne sais où ; **Hag un'-all oa c'hoazh hag a teue, pe-hano oa hezh ? Oa heñ oa deus koste Motreff ahe pe me oar pe-lec'h...** : Et encore un autre qui venait, il avait quel nom ? Il était du côté de Motreff là ou je ne sais où... *(Skrigneg)*
- **Roiñ da hoûd** : Faire savoir ; **Roiñ a ree da hoûd d'an dud ma oa o hond roud** : Il faisait savoir aux gens qu'il allait prendre la route *(Landelo)* ; **Ur bakadenn-arc'hant laket war-wel d'an dud (e)vid roiñ da hoûd lar oa arc'hant da bêo** : Une liasse de billets bien apparente aux yeux de tous pour faire savoir qu'il avait de l'argent pour payer ! *(An Uhelgoat)*

**GOUDE** ['gu:(də)] : [vx. br. ***gueti, gúotig*** ; ***goude*** 1499] ad. & prép. ; Après / & prép. Alors que / Bien que / Même si / Quand bien-même (cf. **DA-HOUDE**)

**Goude lein / Goude kreis-te** : Après (le) dîner / L'après midi ; **Goude merenn** : Après (le) quatre-heures ; **Goude koan** : Après (le) souper ; **Goude vïe troc'het ar voenn** : Après qu'on eut coupé le foin *(Plouïe)* ; **Ha goude vise bet un tamm treus** : Et bien qu'il fût un peu de travers (son allure) *(Plouïe) ;* **Goude vije un tamm malzeieg** : Et quand bien même il était un peu moche *(Plouïe)* ; **Goude poa prometet dèi boud demeet gantehi** : Alors que vous lui aviez promis de l'épouser ! *(Kergrist)* ; **Ar re-he glemm goude vent ket klañw** : Ils se plaignent alors qu'ils ne sont pas malades *(Skrigneg)* ; **Hag ar person ouïe kement-ha te 'è, goude goaches deusoutoñ** : Et le prêtre en savait aussi autant que toi, bien que tu lui cachasses *(Skrigneg)* ; **Med heñ, deuzhtu, pé sante lar vïe libr un tamm 'h ee da bartïal-roud goude vïe an oustilhou gantoñ hañ !** : Mais lui, tout de suite, dès qu'il sentait qu'il était un peu libre, il partait pour s'échapper quand bien même il emportait tous les outils hein ! *(Plouïe)* ; **An dud, goud' nïent ket erc'hent ba o zi na treou 'e, 'n-om jaleent !** : Les gens, même s'ils n'avaient pas d'argent chez eux ni rien, ils

ne se plaignaient pas ! *(Poullaouen)* ; **Oh goude vegn ket yowank ahe his-se !** : Oh même s'ils ne sont pas jeunes là comme ça ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! Mad é memes-tra ! N'eus hi(n)i re e-bed goude zo tri bugel, plass so !** : Oh ! C'est bon quand-même ! Il n'y personne en trop quand bien-même il y a trois enfants, il y a de la place ! *(Skrigneg)*

- **Goude-se** ['gu.də'zeː] [gu(d)'zeː] [go'zej] : Ensuite / Après ça / Par la suite / Plus tard ; **Goude-se oa ar labour d'ober** : Il y avait ensuite le travail à faire *(Berrien)* ; **Ha goude-se neuhe oa ur c'holier** : Et ensuite il y avait donc un collier *(Skrigneg)* ; **Med pé oan deut goude-se war ma gont ma-hun** : Mais lorsque ensuite je me suis mis à mon propre compte *(Plouïe)* ; **Da (e)n-em zibarbouilh goude-se** : Pour se dépatouiller par la suite *(Berrien)* ; **Med ur c'hardeur-all goude-se na ka(v)et ur voien** : Mais un quart d'heure plus tard il avait trouvé un moyen *(Poullaouen)* ; **Ha goude-se vise gwraet** : Et ensuite on faisait *(Berrien)* ; **Med kalz a dud zo, goude nïe bet gouïet mad ar brezhoneg eh be nïe ankoueet** : Mais il y a beaucoup de gens, après qu'ils eurent bien sus le breton eh ben ils oubliaient *(Skrigneg)* ; **Sete go(ude)-se oagn erro o-dow neu'n** : Donc ensuite ils arrivèrent alors tous les deux *(Landelo)*
- **Ha petra goude ?** : Et puis quoi ? *(An Uhelgoat)*
- **Memes na goude + *vb. koñj.*** : Quand bien-même ; **Hag an elvajou bras vo gouest d'ober resultaiou koulz 'vel ree ar re-vihen, memes na gou(de) n'o kimed c'hwi hag ho kwreg d'n-im okup deuhoute** : Et les grands élevages seront capables de faire autant de résultats que ne le faisaient les petites, quand bien-même il n'y aura que vous et votre épouse pour vous en occuper *(Lannedern)* ; **N'eus mestr (e-)bed kin, n'eus ket labour kin, an dra-he zo koñ ! Ar mestr renk be heñ ! Memes na gou' hones kalz arc'hant, pugur deb anê ray ket, ar re-he yey un tamm m(e)nnag** : Il n'y a plus de patron, il n'y a plus de travail, c'est con ! Il doit y avoir un patron hein ! Quand bien-même il ne gagne pas beaucoup d'argent, puisque il ne va pas le manger, il ira bien quelque part *(Lannedern)*
- **Na goude + *vb. koñj.*** : Quand bien même ; **Ha pé zigouee dit-te na goude vijes 'labour(a)d ba'r parkeier dre-ahe his-se** : Et quand ça t'arrivais, quand bien même tu travaillais dans les champs par là comme ça *(Plouïe)*
- **Prestig goude** : Peu après ; **Ha prestig goude ba ur c'hornblegenn** : Et peu après dans un lacet *(An Uhelgoat)*

**GOUDRONAÑ** [gu'drɔ̃ːnə] : vb. ; Goudronner

**D'ar mar(e)-se vije berniou mein 'hed an heñchou pudur oaint ket goudronet** : À cette époque il y avait des tas de pierres le long des routes puisqu'elles n'étaient pas goudronnées *(An Uhelgoat)*

**GOUEL / GOUIL** [gweːl] [gwiːl] : [***goel*** 1499] n.m. (pl. **-iou** ['gweʎu] ['gwiʎu]) ; Fête religieuse

**Hag ema devezh ar gouel da vi dimerc'her** : Et le jour de la fête se trouve être mercredi prochain *(An Uhelgoat)* ; **Keit-ha vije ket goullonteret ar ouest pad ar gouel gate** : Tant qu'ils n'avaient pas vidé la boîte pendant la fête *(An Uhelgoat)* ; **Gouel ar re-benvidig mechañs 'n-heñi oa pigur vis(e) kalz arc'hant !** : C'était certainement la fête des riches (la saint-Michel) puisqu'il y avait beaucoup d'argent ! *(Sant-Wazheg)*

- **Gouel-an-Ollsent** [gwel'nɔlzɛn-t] : La fête de la Toussaint ; **Med engal é, kar memes-tra hortañsia vé beb pla da-beked Gouel-an-Ollsent** : Mais peu importe, car les hortensias sont chaque année jusqu'à la fête de la Toussaint *(Skrigneg)* ; **'Vi(d) gouel-an-Ollsent alïes, ar gard oa am(añ) ba'n tu-m(añ) Laz, heñ yee d'ar gouspirou** : Souvent pour la Toussaint, le garde était ici de ce côté de Laz, il allait aux vêpres *(Laz)*
- **Gouel ar Chandelour** : La fête de la Chandeleur ; **Da gouel ar Chandelour, ma vise gwelet an heol 'kreis-tre an diw overenn 'h ee ar lous rukul-kàer ba i doull** : Le jour de la Chandeleur, si on voyait le soleil juste entre les deux messes le blaireau partait à reculons dans son terrier *(Lokarn)*
- **Gouel ar Werc'hes hanter-eost** : Fête de l'Assomption
- **Gouel-Erwan** : Saint-Yves ; **N'é ket bet gouel-Erwan deus-hañ ?** : Ce n'était pas la Saint-Yves ? *(Kleden)*
- **Gouel-Yann** : La fête de la Saint-Jean ; **Tantad Gouel-Yann vise gwraet** : On faisait le feu de la Saint-Jean *(Plouïe)* ; **Goude Gouel-Yann a gomañs an de berraad** : Après la fête de la Saint-Jean les jours commencent à raccourcir *(Plouïe)*
- **Gouel-Mikêl** [mi'cɛːl] : Fermage (anc.) (Saint-Michel) ; **Choñj bet 'h o(be)r cherriadeg-chounai, cherriadeg gouel-Mikael** : Me rappelle être allé faire le grand charroi de choux-navets, le grand charroi de la Saint-Michel *(Speied)* ; **Pé vise gwerzh(et) ur lon m(e)nneket neu'n vise ur bilhed pennaket pe diw ma'hat ha gouel-Mikêl vise daw pêo (iv)e, vise daw lak erc'hent (a)-gost(e) hañ** : Lorsqu'on vendait une bête quelconque alors il y avait sûrement un billet ou deux et il fallait payer la Saint-Michel, il fallait mettre de l'argent de côté hein *(Ponvel)* ; **Ar chañchamant gouel-Mikêl zo, echüet é e ferm gantoñ sete oè daw dèoñ klask lec'h-all** : C'est le changement de la Saint-Michel, son bail a expiré il lui fallait donc chercher ailleurs *(Sant-Wazheg)*
- **Gouel-Nedeleg** : La fête de Noël ; **Gwech-all vise rôet un awal-nedeleg d'ar vugwale (ne)med da ouel-Nedeleg** : Autrefois, on offrait une orange aux enfants seulement à Noël *(Plouïe)* ; **A-raog vïe teil ba-dan ar lon(ed) ar mo(d)-se ha vis(e) ket skarzh(et) (ne)med tro gouel-Nedeleg ha neu'n tro (a)n de kentañ 'r bla, ahe vis(e) an devechou kass-teil** : Avant il y avait du fumier sous les bêtes comme ça et on ne vidait que vers Noël et alors vers le premier de l'an, là c'étaient les journées d'envoi de fumier *(Speied)*

**GOUEL** [gweːl] : [***goel*** 1499] n.m. (pl. **-iou** [gwe'lju]) ; Voile

**Med me lak ur gouel war'nê, hete ar mo(d)-s(e) an dra-he espern (a)nè deuh ar yinijenn !** : Mais je mets un voile sur eux, ainsi donc ça les protège du froid ! *(Skrigneg)* ; **Med an dra-he zo ur gouel gwenn, ahe vé ka(ve)t un' skañw-tre hag an dra-he vé ka(ve)t barzh toud ar staliou** : Mais c'est un voile blanc, là on en trouve un très léger et on trouve ça dans tous les magasins *(Skrigneg)* ; **Pé ma plantet 'nê war an douar, ma laket ar gouel warnoñ dizhtu** : Vu que je les ai plantés en terre je les ai couverts d'un voile de suite *(Skrigneg)* ; **Ar jerden zo goloet lem zo patates partoud ga'r gouel-se** : Le jardin est couvert là où il y a des patates partout avec ce voile-là *(Skrigneg)*

**GOUELADENN** [gwe'lɑːdən] : [***goueladenn*** 1992] n.f. (pl. **-ou** [gwela'dɛnu]) ; Crise de larme

**Ur oueladenn pe ur grïadenn ken kri ha ken truegus** : Une crise de larme ou un cri si cruel et si pitoyable *(An Uhelgoat)*

**GOUELAÑ / GOUELIÑ** [gweːl(ə/i)] : [***goelaff*** 1499] vb. ; Pleurer / & par ext. Suinter

◆ Pleurer ; **Ma'hat pa vijen à oueliñ 'è** : Probablement lorsque je pleurais *(Skrigneg)* ; **Med dam betra (e)moc'h é houelañ ?!** : Mais pourquoi pleurez-vous ?! *(Lokered)* ; **Ha 'tre-mar oagn é ouelañ, me oa partïet !** : Et tandis qu'ils pleuraient, je partis ! *(Berrien)* ; **Ah ! Memes-tra, pé oa digoueet fass d'i dad oa komañs da ouelañ** : Ah ! Quand-même, lorsqu'il arriva face à son père il commença à pleurer *(Lokered)* ; **Oh ! An heñi bihen zo 'ouelañ ! Naon neus – Neus ket, à powes dibiñ (e)mañ ! Kentoc'h é skuizh !** : Oh ! Le petit pleure ! Il a faim ! – Non, il vient de manger ! C'est plutôt qu'il est fatigué ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! Gouelad a oa deus an dro toud ! Ar paotr bihannañ ouele, an tad ouele hag ar paotr brassañ ree (iv)e hag ar barner ree (iv)e** : Oh ! Que de pleurs autour ! Le frère cadet pleurait, le père pleurait et le frère aîné pleurait également ainsi que le juge *(Lokered)*

◆ Suinter ; **Sete pé vis(e) diskennet da-bek(ed) ur serten poent a ouele ket kin** : Donc lorsqu'on descendait jusqu'à un certain point, ça (la motte) ne suintait plus *(Skrigneg)*

➢ **Dirollañ da ouelañ** : Éclater en sanglot ; **Ha hi diroll da ouelañ** : Et elle éclata en sanglot *(Lokmarïa)*

➢ **Gouelañ (da / deus) *udb.*** : Pleurer *qqchose* ; **Set' d'an amzeriou, n'ounn ket pe-sort mod oa ar bañsïon (aha)non, me(d) mallezh 'Toue ! Ouele-hi walc'h da Plonee** : Donc à cette époque, je ne sais pas comment était la pension, mais non de Dieu ! Elle pleurait assez Plonévez-du-Faou *(Speied)*

➢ **Gouelañ war-lerc'h** : Pleurer après ; **Me meus bet gouelet war-lerc'h ur breur, pe ur c'hoar vihen mé sad, me voa dowzeg vla (a-)benn-neuh(e) noant ket c'hoant da gaoud bugwale kin** : J'ai pleuré après un frère, ou une petite sœur, mon père, j'avais douze ans pour-lors ils ne voulaient plus avoir d'enfants *(Sant-Wazheg)*

➢ **O(be)r min da ouelañ** : Faire mine de pleurer ; **En-dro d'ar c'harr oa un toullad tud degiset ga gwiskamañchou braw 'h o(be)r min da ouelañ** : Autour de la charrette il y avait pas mal de gens déguisés avec de beaux uniformes faisant mine de pleurer *(An Uhelgoat)*

**GOUELEG / GOUELE** ['gwɛːlɛg-k] ['gwɛːlɛ] : [***gouelet*** 1448] n.m. ; Bas / Partie inférieure / Ouest d'une commune

**Ba Plouïe zo diw lodenn, ar goueleg hag ar gorr(e)** : Il y a deux parties à Plouyé, le bas et le haut *(Plouïe)* ; **Ar goueleg é an tu isellañ deus ar barres** : Le « **goueleg** » c'est le côté le plus bas de la paroisse *(Plouïe)* ; **'Kreis-tre ar gorr(e) hag ar goueleg** : Juste entre le haut et le bas *(Plouyé)* ; **Mi zo ganet ba'r gouele, pe(va)r gilometr deus Kallag** : Moi, je suis né dans le bas, à quatre kilomètre de Callac *(Kallag)* ; **Digoueet di-rag ar puñs sell deuh ar goueleg** : Arrivé devant le puits elle regarde au fond *(Lokmarïa)*

**GOUEÑ** [gwɛ̃ː] : [vx. br. ***guoed, guoid*** ; ***goez*** 1499] ad. ; Sauvage

✗ *m. comp.* : ***moc'h-goueñ***

**Sivi goueñ** : Des fraises sauvages *(Pleiben)* ; **Un torad lapined goueñ** : Une portée de lapins sauvages *(An Uhelgoat)* ; **An amzer zo goueñ** : Le temps est sauvage *(Poullaouen)* ; **Brem(añ) zo kem(e)n(t) loned goueñ 'è** : Il y a aussi de nos jours autant d'animaux sauvages *(Laz)*

**GOUENN** [gwɛn] : [***gouen*** 1633] n.f. (mut. **ar ouenn** [ar 'wɛn] pl. **-ou** ['gwɛnu]) ; Race / Type, sorte

**An dra-he zigouee un tamm deus ar ouenn deu an dud 'e** : Ça arrivait aussi un peu selon les types de personnes *(Plouïe)* ; **Ur ouenn fall a batates** : Une mauvaise espèce de pommes de terre *(Berrien)*

**GOUÈR** [gwɛːr] : [vx. br. ***guil***] ad. ; Timide / Réservé (-e) / Lent (-e) (cf. **MEZHEG / MEZHIG**)

**Hezh zo un dèn gouèr** : C'est une personne timide *(Plouïe)* ; **Hezh zo gouèr hardi !** : Il est extrêmement timide *(Poullaouen)* ; **Un tamm paotrig gouèr hag owenig** : Un petit garçon timide et peureux *(An Uhelgoat)* ; **An dud gouèr a voem founnus** : Les gens timides s'ébahissent vite *(Poullaouen)* ; **Ma mab-bihen oa gouèr, un tamm bihen oa sur walc'h, kalz memes** : Mon petit fils était timide, il l'était sûrement un petit peu, beaucoup même *(Skrigneg)* ; **Ah ! Hennezh zo 'hond en-dro ! Oa ket gleet dit be laret din-m(e) ! Bremañ me vo gouèr à kaoseal ga'r machin-te** : Ah ! Il fonctionne ! Tu n'aurais pas dû me dire ! Maintenant je vais être timide en parlant à ce machin-là *(Skrigneg)*

**GOUÈRIJENN** [gwɛ'riːʒən] : [***gouherijenn*** 1992] n.f. ; Timidité

**An dra-he zo gouèrijenn** : Ça c'est de la timidité *(Poullaouen)*

**GOUEST** ['gwest] : n.f. ; Boîte (cf. **BOUEST**)

**GOUEST** [gwest] : [***goest*** 1876] ad. ; Capable (cf. **KAP, A-WALC'H EVID**)

**Med vijes ket gouest da lak 'naoñ d'ond mignoc'h 'vid vo gouest d'ober memes-tra !** : Ah oui, mais tu ne pouvais pas lui faire faire plus que ce qu'il sera capable de faire *(Plouïe)* ; **Kaoud a ra din on gouest da lar doc'h** : Je crois que je suis capable de vous dire *(Landelo)* ; **Be zo tud gouest d'ober ur sac'had ga neubeud a dra, med me n'on ket evid kaojèl ar mod-se diwar nitra** : Il y a des gens capables de faire des montagnes de pas grand-chose, mais moi je ne peux pas parler comme ça à partir de rien *(Plouïe)* ; **Oa ket gouest d'ond (a-)benn deuhoutoñ** : Il n'arrivait pas à venir à bout de lui *(Plonee)* ; **N'oc'h ket gouest gol gàer da gaosèl deus maner ar Rusquec neb kaosèl deus ilis Sant-Herbod ha an eil ha heben** : Vous ne pouvez pas parler proprement du château du Rusquec sans parler de l'église de Saint-Herbot, et vice-versa *(Landelo)* ; **Gast ! N'on ket gouest d'ond**

**ahe** : Putain ! Je ne suis pas capable de venir là *(Plonee)* ; **N'on ket gouest da lar dit adrame da betra vïe laret an dra-se** : Je ne suis pas capable de te dire pour quelle raison on disait ça *(Plouïe)* ; **N'on ket gouest da lar dit** : Je ne peux pas te dire *(Plouïe)* ; **Adrame vise re yin an a(v)el vïe ket gouest an natur (ar yeot) da labourad tamm e-bed** : Parce que le vent était trop froid la nature (l'herbe) ne poussait pas du tout *(Plouïe)* ; **Amañ vêmp ket gouest da gomz an eil d'egile** : Ici on ne pouvait même pas se parler *(Plouïe)* ; **N'on ket gouest da jom ar mo(d)-se** : Je ne peux pas rester comme ça *(Landelo)* ; **Ar re-he n'oun ket gouest da wel (a)nê** : Ceux-là je ne peux pas les voir *(Plouïe)* ; **N'oan ket gouest d'ond da jukour ar re-ell, sete ar mod-se ma preferet 'h o(be)r mé-hun** : Je ne pouvais pas aller aider les autres, j'ai ainsi donc préféré faire tout seul *(Kergloff)* ; **Gouest da gemer ar vugal(e), gouest d'ond da gass 'nê d'ar skoul, gouest d'ond da gerc'hed 'nê** : Capable de prendre les enfants, capable d'aller les amener à l'école, capable d'aller les chercher *(Lannedern)*

- **Be gouest (a-)walc'h** : Pouvoir bien ; **Ola ! Ma n'eus kimed an dra-he d'ober on gouest walc'h da hond 'ha !** : Hola ! S'il n'y a que ça à faire, je peux bien aller ma foi ! *(Ar Fouillez)*

**GOUESTAD** ['gwestəd-t] : n.f. ; Boîte (cf. **GOUESTAD**)

**GOÛG** [gu:g-k] : [vx. br. ***guodoc*** ; ***gouzouc*** 1499] n.m. ; Cou / Gorge / Goulot

**Hag ha sortïal ur voutailh goûg voan** : Et de sortir une bouteille au mince goulot *(Skrigneg)* ; **Pugur barzh da hoûg so diw gourlañgnenn** : Puisqu'il y a deux conduits dans ton cou *(Skrigneg)* ; **Diskrupes é, emm zo dèi lak ur mouchouer-goûg** : Elle est trop décolletée, il lui faut mettre un foulard *(Plouïe)* ; **Sete oa deut an devezh, oa daw troc'h goûg ar paotr** : Le jour arriva donc, il fallait couper la tête du garçon *(Lokered)* ; **Ma goûg stoc'het-net** : Mon coup est bloqué net *(Poullaouen)* ; **Ba'r hoûg ah(e), n'eus ket kalz kig ba'n takaj** : Il n'y a pas beaucoup de viande là dans la zone du cou *(Laz)* ; **Ar re-h(e) bassee ba un tamm ribil, gou(de)-se o goûg jomeè war-lerc'h** : Elles passaient (les poules) dans un boyau, ensuite leur cou restait derrière *(Laz)* ; **Heñ vé bord ar rinierou à yedal ar pesked ha ga i hoûg hir** : Il est au bord des rivières à guetter les poissons, avec son long cou (héron) *(Skrigneg)* ; **Petram dac'h un' vihen oa ket unneg la, bihen, paotr-kaezh hoñzh lampet deus goûg ar saout da stagañ 'nê da lakad passeal ar chadenn !** : Autrement d'une petite qui n'avait pas onze ans, petite, mon pauvre elle a sauté du cou des vaches pour les attacher pour faire passer la chaîne ! *(Berrien)* ; **War ar maes vije tud ha' teue d'o(be)r traou gis-se, neuhe oaint doueet d'o(be)r an dra-he hag a vije laket ar gontell daoñ ba e hoûg** : À la campagne il y avait des gens qui venaient faire des choses comme ça, ils étaient alors doués pour faire ça et on lui mettait le couteau dans le coup *(Berrien)* ; **Oh Chessus 'ha ! Hañ ! Te zo pentet ! Te zo un druilhad traou ganes en-dro d'i koûg !** : Oh Jésus ! Han ! Tu t'es parée ! Tu as un chapelet de trucs autour du cou ! *(Skrigneg)* ; **Te zo pentet hag un druilhad traou zo ganes istribilh deus da hoûg ahe !** : Tu t'es parée, tu as là un chapelet de trucs qui pendouille de ton cou ! *(Skrigneg)* ; **Dirusket vije o goûg pedur pa lakeent ar roched-se ha vije ken kaled ar c'holier ga'n ampes !** : Leur cou était égratigné puisque lorsqu'ils mettaient cette chemise dont le col était si dur de par l'empois ! *(Skrigneg)* ; **Ar yir luc'he o fenn ba'n dra-h(e) ha klak-la ! Ha 'n dra-h(e) zistag founnus heñ ! Goûg ur yar** : Les poules avaient leur tête empreinte dedans et clac là ! Et ça se détache vite hein ! Le cou d'une poule *(Laz)* ; **D'ar saout vije rôet patates ha' vije dreilhet bihen dê gwich-all d'ablam pass dê sac'hañ ba o goûg** : On donnait des patates aux vaches et on les leur hachait autrefois afin que ça ne coince pas dans leur gorge *(Skrigneg)*

- **Ober ur gwï da *ub.* war e hoûg** : Tordre le cou à *qqn.* ; **N'eus keme(d) 'h o(be)r ur gwï daoñ war i hoûg !** : Il n'y a qu'à lui tordre le cou ! *(Skrigneg)*
- **Poan-goûg** : Mal de gorge / Mal au cou ; **'Benn dije poan-goûg vije rôet mel dèi, pugur owen vije dapent ar c'hrouk, ar c'heseg** : Quand elle avait mal à la gorge, on lui donnait du miel, puisque on craignait qu'ils n'attrapent le croup, les chevaux *(Skrigneg)*
- **Torriñ e hoûg da *ub.*** ; Briser la nuque de *qqn.* ; **Me voa ur plac'h deus ar c'hampagn ha moa lâet ar lapin, torr' e hoûg dèoñ ha goud(e)-se tennou ar lag(ad)ou (e)vid ar gwad d'hond d'an traoñ** : J'étais une fille de la campagne et j'avais tué le lapin, lui avais brisé la nuque et ensuite enlevé les yeux pour que le sang se répande *(Sant-Wazheg)*

**GOUJIL** ['gu:ʒil] : n.m. ; Litière (cf. **GOUSER**)

**GOUKARD-KLEI** ['gukar,klɛj] : n.m. ; (surnom du) Héron (oiseau)

✗ *syn.* : ***deber-pesked, heroñ, kerc'hei***

**Ur goukar'-klei é** : C'est un héron *(Kleden)*

**GOULL / GOULENN** [gul] ['gu:lən] : [***goulenn*** 1499] vb. ; (**- ga** & **- diga**) Demander (à) / Demander (un prix) / (**- ub**) Demander (*qqn.*) / & au nég. Vouloir

**Na ket goullet hirroc'h** : Il n'avait pas demandé plus *(Skrigneg)* ; **C'hoant na da houll ganec'h a-raog** : Il voulait vous demander avant *(Plouïe)* ; **Piw out-te neuhe ? A houlle himañ** : Qui es-tu donc ? Demandait-il *(Berrien)* ; **Sell ar person a houlle diga Yves** : Et voilà le recteur qui demande à Yves *(Lokmarïa)* ; **Pet(r)a oas à houll diganin damait 'n-ur zond ahe ?** : Que me demandais-tu tout à l'heure en venant là ? *(Skrigneg)* ; **Med mamm ha honn(ezh) houlle ket gwel 'ha(no)n-me, ma ket droed d'n-am amusiñ ga'r re-ell** : Mais ma mère ne voulait pas me voir, je n'avais pas le droit de m'amuser avec les autres *(Karnod)* ; **Mïoc'h vïe goullet** : On demandait plus *(Plouïe)* ; **Ha me meus choñj klêd mamm lar(e)d, pa 'h een da houll un dra mennañket digati p(a) oan yowank 'è** : Et je me rappelle d'entre ma mère dire, lorsque j'allais lui demander quelque chose (à acheter) lorsque j'étais jeune aussi *(Skrigneg)* ; **Sell me moa goullet vije an eil é selled deuh egile ha oa keme(d) un dañs ha tou'n dud (e)n-em gave d'o(be)r memes-mod** : Donc j'avais demandé à ce que l'on se regarde l'un l'autre et il n'y avait qu'une danse, tout le monde se retrouvait à faire de la même façon *(Plourac'h)* ; **Un hanter-re houlles 'vid da**

**lon** : Tu demandes bien trop (cher) pour ta bête *(Plouïe)* ; **Ah bremañ houlles re genin 'hat** : Là tu m'en demandes trop *(Plouïe)* ; **Goulennit digad an archerien** : Demandez aux gendarmes *(Ar Fouillez)* ; **Digoueet ba'r prespital, hei houll ar person** : Arrivée au presbytère elle demande le recteur *(Landelo)* ; **Hesitoc'h é respont ma houlles** : On est plus hésitant à répondre si tu demandes *(Skrigneg)* ; **Kistïon aha'mp, goull** : Questionne-nous, demande *(Skrigneg)* ; **Med ma dad zo bet pad e bu(he), houlle ket mann-ell e-bed (ne)med ur gwele-klos** : Mais mon père fut toute sa vie, il ne voulait rien d'autre qu'un lit clos *(Ponvel)* ; **Ar person peus goullet deg mil lur gantoñ** : Tu as demandé dix mille francs au recteur *(Landelo)* ; **Ha goude 'h emp beked bord ar mor ha beb sort plassou ha lem vïemp goullet d'ond** : Et ensuite nous allions jusqu'au bord de mer et dans plein d'endroits et là où nous demandait de venir *(Kalaner)* ; **Goull(et) na-hi medessine(d) hag ar yont(r) (a-)benn-neu'n, beñ, 'h ee vall-tre** : Elle demanda des médecins et l'oncle pour-lors, ben, allait très mal *(Kleden)* ; **Tou'n dud houlle** : Tout le monde demandait *(An Uhelgoat)* ; **Tou'n dud houlle an eil d'egile é wel anaoñ o tond** : Tous les gens se demandaient l'un l'autre en le voyant venir *(An Uhelgoat)* ; **Goull ur maout, goull un dañvad hag ur maout, pe un davades, forz pe-sort ha diskroc'hen (a)nèi !** : Demande un bélier, demande un mouton et un bélier, ou une brebis, peu importe et dépiaute-la ! *(Plonee)* ; **Pugur i dud a houllent ket teuche ganen-me !** : Puisque ses parents ne voulaient pas qu'il aille avec moi ! *(Skrigneg)* ; **Ha goullet degante hag-eñw nisent bet beb a vanne lambig** : Je leur ai demandé s'ils voulaient bien prendre chacun un verre d'alambic *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ha heñ ranke goulenn plass hag aet da wel** : Et il demanda de faire place et il alla voir *(An Uhelgoat)* ; **Da bemzeg la, gav din, oa komañs an dud da houll aha'on d'ond d'o(be)r eureujou** : À quinze ans je crois, les gens commençaient à me demander de venir faire les noces *(Skrigneg)* ; **(A-)nes goull avis da zen e-bed** : Sans demander l'avis à personne *(Poullaouen)* ; **Moien zo dit goull gantoñ pegemed é** : Tu peux lui demander combien c'est *(Plouïe)* ; **Goulennet papred** : Demandez toujours *(Lokmarïa)* ; **Hemañ neus ur ginou dru, lar forz-petra pa vé goullet un dra mennaket digantoñ** : C'est un baratineur, il dit n'importe quoi quand on lui demande quelque chose *(Lokmarïa)* ; **Me houllan ket mond d'ar skoul kin !** : Je ne veux plus aller à l'école *(Sant-Hern)* ; **Ne houllent ket kuitaad Lemeg** : Ils ne voulaient pas quitter Lemezec *(Poullaouen)* ; **Lod deuh ar re-he vent ket (é) houll kin chom ba'r gêr** : Certaines d'entre elles ne voulaient plus rester à la maison *(Berrien)* ; **Un'-ell oa goullet ha na goueiet deuzhtu petra oa digoueet ga'r gaseg : houzh oa intoksiket** : On a demandé un autre et de suite il a su ce qui était arrivé à la jument : elle était intoxiquée *(Kleden)* ; **Set' tou'n dud tàe war-dro, me(d) oa goull(et) pomperien ar C'hastell-Ne** : Tout le monde venait donc s'en occuper, mais on demanda les pompiers de Châteauneuf-du-Faou *(Speied)* ; **C'hwi peus goull(et) aha(n)on re divêd** : Vous m'avez demandé trop tard *(Kleden)* ; **Me(d) daon ! Lod deuh ar merc'hed n'houllont o(be)r mann e-bed 'è** : Mais dam ! Certaines femmes ne veulent rien faire non-plus *(Skrigneg)* ; **Hezh na goulennet diga papa d'ond ahe gis-se beb sunezh, d'ar gwener, d'ober e gorrespondañs** : Il avait demandé à papa d'y aller comme ça chaque semaine, le vendredi, pour faire sa correspondance *(Skrigneg)* ; **Med vije ket goullet ganemp-ni ha goûd a ouïemp, vije goullet ahe diga dimeselled ar bourk** : Mais on ne nous demandait pas si nous savions, on demandait là aux demoiselles du bourg *(Skrigneg)* ; **Ha oa un' na zihane ket da houll diganemp kaoud *des œufs de caviar*** : Et il y en avait un qui n'arrêtait pas de nous demander des œufs de caviar *(Skrigneg)* ; **Tud sirivus, n'houllont ket 'n-on amusiñ d'o(be)r mann e-bed na da rigoliñ na sort e-bed !** : Des gens sérieux, qui ne veulent pas s'amuser à rien faire ni à rien ni rien du tout ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! Beb-sort traou vé goullet ganoc'h toud wechou...** : Oh ! Parfois on vous demande de toutes sortes... *(Plonee)* ; **Ha amañ omp houll glô !** : Et ici nous demandons de la pluie ! *(Skrigneg)* ; **Ah ! Med mé dad 'h ee-roud heñ ! Ah ! Houlle ket gwel ! Ah nann ! Ma dad na houlle ket gwel o(be)r se** : Ah ! Mais mon père partait hein ! Ah ! Il ne voulait pas voir ! Ah non ! Mon père ne voulait pas voir faire ça *(Ponvel)* ; **Med daw é goull gad un dèn ? – N'é ket daw doc'h goull ga un' bennaket ! Ahe zo dour walc'h !** : Mais il faut demander à quelqu'un ? – Il n'est pas nécessaire de demander à qui que ce soit ! Là y a assez d'eau ! *(Ar Fouillez)* ; **Ur pi-moc'h, pé vise lahe(t), ma skrijè-heñw, houlle ket-heñw bi lahet, vise implijet toud ar pezh oa barzh heñ !** : Un cochon, lorsqu'il était tué, s'il criait, il ne voulait pas être tué, on utilisait tout ce qu'il y avait à l'intérieur hein ! (pas de gaspillage) *(Kareis)* ; **Laron ket lar é an (dr)a-h(e) strik(t) heñ ! Med ma joñj é matresse ya, pugur houllet digenin, eh beñ matrehe walc'h a vefe 'n (dr)a-h(e), ya** : Je ne dis pas que c'est strictement ça hein ! Mais mon idée c'est que peut-être oui, puisque vous me demandez, eh ben peut-être bien que ce serait ça, oui *(Pleiben)*

- (insulte) **Ah ! Ra peuc'h din ! Te zo ganet d'ar mare barzh 'n ur gozh varrikenn didalet ! Ha deut er maes deus dre doull ar bont, neu'n n'ouzes na goull na respont !** : Ah ! Fous-moi la paix ! Toi tu es né à temps dans une vieille barrique défoncée ! Et tu en es sorti par la bonde, alors tu ne connais ni demande, ni répondre ! *(Skrigneg)*
- **An hini a oar hag a houlenn / Zo sotoc'h evid un asen** : Celui qui sait et qui demande est plus bête qu'un âne *(Plouïe)*
- **Ba'n amzer goullet a-zigad *ub.*** : Dans le temps imparti à *qqn.* ; **Bet meus refuset, pegur oan ket kap d'o(be)r 'nê ba'n amzer vis(e) goull(et) 'ziganin** : J'ai refusé, puisque je n'étais pas capable de les fait dans le temps qui m'était imparti *(Lokarn)*
- **Goull an hent da *utb.*** : Demander la route de *qqpart* ; **Oa Parisianed 'houll an hent dé Gareis** : Il y avait des Parisiens demandant la route de Carhaix *(Laz)*
- **Goull deus *udb.*** : Demander (prix) de *qqchose* ; **Pegement a houllet deuhoutoñ ?** : Combien t'en demandes ? *(Plonee)* ; **Matrehe kant sked, pe mo(d)-se, noa goullet deuhoutoñ...** : C'est peut-être cent écus, en gros, qu'il lui demanda... *(Plonee)*
- **Goull kestionou** : Poser des questions ; **Ne houllomp ket kestionou 'vi(d) an dra-h(e) !** : Nous ne posons pas de questions sur ça *(Skrigneg)*
- **Goull lojañ** : Demander retraite (lieu ou loger) ; **Ree kime passeal ar mod-se ha vise o houll lojañ ha goude 'h ee roud** : Il ne faisait que passer comme ça et il demandait retraite et après il partait *(Lokmarïa)*
- **Houlle ket deus-hei kin** : Il ne voulait plus d'elle *(Kergrist)*

**GOULL / GOULENN** [gul] ['gu:lən] : [vx. br. ***golent*** ; ***goulenn*** XVIe] n.m. (pl. **goulennou** [gu'lɛnu]) ; Demande / Question

**Hag pugur hemañ noa laret dèoñ roiñ an hanter-mignoc'h (e)vid e houll** : Et puisqu'il lui avait dit de lui donner la moitié plus que sa demande *(Plonee)* ; **Ha me a ray ur goulenn doc'h ha matrehe po droad kaoud** : Et je ferai une demande pour toi et peut-être que tu auras droit *(Kolloreg)* ; **Me ree toud ar goulennou deuh ar retred amañ ba Kolloreg deus toud ar labourerien-douar, ya** : Je faisais toutes les demandes de retraite ici à Collorec de tous les agriculteurs, oui *(Kolloreg)*

- **Tapet é ba e houll** : L'affaire est close (vendu trop vite, aux dépens du vendeur) *(Plouïe)*

**GOULLADOU** [gu'lɑ:du] : [***gouladou*** 1994] n.pl. ; Demande en mariage

**Hag e-se ar mod-se vo gallet ober ar goulladou (a-)benn sadorn da nos** : Et donc comme ça on pourra faire les demandes en mariage avant samedi soir *(Sant-Hern)* ; **Neu'n vise gwraet ar goulladou, bremañ vé ket gwraet kin** : On faisait alors les demandes en mariage, maintenant on ne fait plus *(Sant-Hern)* ; **Hag e-se oa bet ar goulladou hag e-se oa gwraet an dimiiñ ha gwraet an eured** : Et donc les demandes en mariage avaient été faites et donc le mariage fut fait ainsi que la noce *(Sant-Hern)*

**GOULLONTER** [gu'lɔ̃ntər] : [***golloenter*** 1464] vb. ; Vider

**Keit-ha vije ket goullonteret ar ouest pad ar gouel gate** : Tant qu'ils n'avaient pas vidé la boîte pendant la fête (religieuse) *(An Uhelgoat)*

**GOULLOU / GOULLO / GOLLO / GOULLONTER / GOULLANTER** ['gulu] ['gulɔ] ['gɔlɔ] [gu'lɔ̃ntər] [gu'lɑ̃tər] : [vx. br. ***guollung*** ; ***gollo, gollonder*** 1499] ad. ; Vide

**Ba ur c'harr goullonter** : Dans une charrette vide *(Poullaouen)* ; **Pegur ar baner oa-heñw goullou oa-hañ** : Car le panier était vide *(An Uhelgoat)* ; **'Vel amañ ga heñchou 'vel oa, ur lon-keseg e-hun oa ket 'vid sklij ar c'harr gollo 'nèoñ, vïe daw kaoud dow !** : Comme ici avec les routes telles qu'elles étaient, une monture seule ne pouvait pas traîner une charrette vide, il en fallait deux ! *(Sant-Wazheg)*

- **Kaochou gollo** : Paroles creuses ; **Un tamm flaner, n'eus kim(ed) kaochou bran gantoñ, kaochou gollo** : Un petit flagorneur, il n'a que des paroles perfides, des paroles creuses *(Laz)*
- **Mond (/Dond) goullanter** : Aller (/venir) à vide ; **Pigur jetè war ar memes tu vis(e) daw doc'h mond ba un tu ha dond goullanter dre an tu-ell ha hadpartïal** : Puisque qu'elle envoyait dans la même direction, il vous fallait aller dans un sens et aller à vide dans l'autre sens et repartir *(Kleden)*
- **Ur sac'h gollo jom ket saw** : Un sac vide ne tient pas debout (c-à-d. il ne faut pas rester le ventre vide) **Oa ket voien d'ur sac'h gollo jom ket saw !** : Ce n'était pas possible, un sac vide ne tient pas debout ! *(Sant-Wazheg)*

**GOULOU** ['gu:lu] : [vx. br. ***guolou***] n.m. (pl. **-iou** [gu'lujou] **gouloiou** [gu'lɔju] **gouleier** [gu'lɛjər]) ; (de la) Lumière / & par ext. (du) Courant / Chandelle (de)

**Alumet é ar goulou** : La lumière est allumée *(Pleiben)* ; **La(h)e(t) é ar goulou** : La lumière est éteinte *(Pleiben)* ; **Hep goulou nag alumetes** : Sans lumière ni allumette *(Ar Fouillez)* ; **Kalz gouloiou zo ba'n ti** : Il y a beaucoup de lumières dans la maison *(Lannedern)* ; **I wreg oa ijil-ijil-ijil ar goulou !!!** : La lumière de sa femme était très très basse !!! (son cierge) *(Berrien)* ; **Goulou vïe ket les(k)et war-alumet keme(nt)-se** : On ne laissait pas tant que ça la lumière allumée *(Plonee)* ; **Daw alum ar goulouiou, ar lamp-tampet hag an traou (a-)benn mond ba'r c'hrow** : Il faut allumer les lumières, la lampe tempête et tout avant d'aller dans la crèche *(Plonee)* ; **Hezh a ree ar goulou deuh an noñs, an dra-he garge pad an de pa 'h ee an trakteur en-dro !** : Il faisait la lumière la nuit, ça rechargeait pendant la journée lorsque le tracteur fonctionnait ! *(Skrigneg)* ; **Med hezh a ra ar goulou hañ ! Memes papred hañ ! Eh ! Ha goulou sklêr ! 'Tal beañ ga lampchou mod-se...** : Mais il fait la lumière hein ! Même toujours hein ! Eh ! Et une lumière claire ! En comparaison d'être munis de lampes comme ça... *(Skrigneg)* ; **Voa kimed owr toud war ar chô hag ar oetur hag ar roujou, ga goulowiou-owr ha toud ar voutik, toud owr toud barzh** : Il n'y avait que de l'or sur la monture, et le carrosse et les roues, avec les lumières en or et tout le bordel, tout l'intérieur en or *(Plonee)* ; **Oa ket goulou ! Oa ket elektrissite neu'n ! Oa kime(d) *lampes à pétrole* ha vis(e) gwraet toud ga'n dorn !** : Il n'y avait pas de lumière ! Il n'y avait alors pas d'électricité ! Il n'y avait que des lampes à pétrole et on faisait tout à la main ! *(Ponvel)* ; **Me(d) ma oah ket brañch(et), oa ket goulou ! Ne gasse ket goulou (ne)med ba-tal an ti-skoul ba du-nt, just 'vi(d) ar vourc'h ha ur c'hilometr da 'r vourc'h, pelloc'h oa ket** : Mais si vous n'étiez pas branchés, il n'y avait pas de lumière ! Il n'amenait le courant qu'à côté de l'école là-bas, juste pour le bourg et un kilomètre du bourg, il n'y en avait pas plus loin *(Speied)*

- **Ar goulou-de** : Le jour *(Pleiben)*
- **Fri mouch-goulou** : Nez busqué / Nez aquilin ; **Ah ya ! An dra-he meus pet klêt (iv)e : ur fri mouch-goulou** : Ah oui ! Ça j'ai entendu : un nez busqué *(Plouïe)*
- **Golo ar goulou** : L'abat-jour de la lampe ; **Ma hin(i)-me oa a-peu-prè 'vel golo ar goulou ahe** : La mienne était à-peu-près comme l'abat-jour de la lampe là *(Skrigneg)*
- **Goulou-lutig** : Lumignon
- **Goulou-roussin** : Chandelle de résine ; **Plantañ goulou roussin daoñ ba e rer** : Lui planter une chandelle de résine dans le cul *(Landelo)*

**GOULOWENN** [gul'ɔwən] : [***goulaouen*** 1650] n.f. (pl. **-ou** [goul'ɔwɛnu]) ; (flamme de) Cierge

**Sell ! Houmañ oa da houlowenn sè ! Gwel(ed) a res pegen uhel a oa !** : Regarde ! Tiens ! Celui-là c'était ton cierge, tu vois comment il était haut ! *(Berrien)* ; **Marvet an diw houlowenn !** : Les deux cierges s'éteignirent ! *(Berrien)*

**GOULSKOUDE / KOULSKOUDE** [gus'ku:də] [kus'ku:də] : ad. ; Cependant (cf. **KOULSKOUDE**)

**GOURBI** ['gurbi] : n.m. ; Gourbi
**Sklapet war ar gourbi lec'h oa kuet** : Jeté sur le gourbi où il était caché *(An Uhelgoat)*

**GOURC'HEMENNOU** [gurhe'mɛnu] : [***gourhemennou*** 1641] n.pl. ; (des) Compliments

**GOURDEIOU / GOURDEIOW** [gur'deju] [gurdejɔw] : [***gourdeziou*** 1732] n.pl. ; 6 derniers jours de la vieille année et les 6 premiers de la nouvelle (chaque jour à l'image d'un mois de l'année, pour prédire le temps) / Derniers jours de sa vie
**E(rr)o é war he gourdeiow** : Elle est à l'article de la mort *(Kergrist)*

**GOURDROUS** [gur'dru:z] : [***gourdrous*** 1499] vb. ; Réprimander (cf. **LANGACHAÑ** ; **RÊSONAÑ**)
**Gourdrous ree (a)ha(no)mp blam lakemp re amann war hom bara du** : Il nous réprimandait parce qu'on mettait trop de beurre sur notre pain noir *(An Uhelgoat)*

**GOUREN / GOURIN** ['gu:rən] ['gu:rin] : [***gouren*** XVI[e]] n.m. ; Lutte
**Émile oa ur maout ! Koulz ba'r gavotenn, ba'r c'han, ba'r gourin…** : Émile était un champion ! Autant pour la gavotte que le chant, la lutte… *(Plourac'h)*

**GOUREN / GOURINAÑ** ['gu:rən] [gu'ri:nə] : [***gouren*** 1499 ; ***gouren(na)*** 1659] vb. ; Lutter

**GOURENER / GOURINER** [gu're:nər] [gu'ri:nər] : [***gourener*** 1499] n.m. (pl. **-ien** [gure'nɛrjən] [guri'nɛrjən]) ; Lutteur (lutte bretonne)
**Skrigneg oa bro ar gourinerien hag delc'hen a rent !** : Scrignac était le pays des lutteurs et ils continuent ! *(Skrigneg)*

**GOURIBL** ['gu:rib-p] : [***gouribl*** 1931] n.m. (pl. **-ou** [gu'riblu]) ; Chanlatte
**Ene gle(v)en an a(v)el klemm ba'r gouriblou** : Là j'entendais le vent se plaindre dans les chanlattes *(An Uhelgoat)*

**GOURIS** ['gu:riz-s] : [vx. br. ***guocris*** ; ***gouris*** 1499] n.m. ; Ceinture
**E houris soudard** : Sa ceinture de soldat *(Poullaouen)*

**GOURLAÑCHENN / GOURLEÑGNENN / GOURLAÑGNENN** [gur'lɑ̃(j)ʃɛn] [gur'lɛ̃ɲɛn] [gur'lɑ̃ɲɛn] : [***gourlanchen*** 1659] n.f. (pl. **-ou / gourleñgnou** [gur'lɛ̃ɲu]) ; Gosier / & Conduit (de la trachée &/ou de l'œsophage)
- ✗ *cf.* : ***goûg, korzailhenn***
- ◆ Conduit ; **Pugur barzh da hoûg so diw gourlañgnenn** : Puisqu'il y a deux conduits dans ton cou *(Skrigneg)*
- ◆ Gosier ; **Ur bann'ig hini melen da zigrastrañ ma gourlañgnenn** : Un petit verre de jaune pour me décrasser le gosier *(Ar Fouillez)* ; **Yè, ar hourlañchenn na un dra menneket c'hoazh : Sac'h-ar-greun, heñ vé tamm sabr ha-traou barzh 'è, ka(s)i-sur, ba'n takad-se, an dra-h(e) zo 'vi(d) broïñ ar pezh zebont** : Oui, le gosier possédait encore quelque chose : Le gésier, il contient aussi très certainement un peu de sable et autres dans cette zone-là, c'est pour broyer ce qu'elles mangent *(Laz)*
- ➢ **Ahe 'h a traou ba'r gouleñgnou !** : Ça y va avec l'alcool ! (marque d'exaspération, mot-à-mot : Là il va des choses dans les gosiers) *(Plouïe)*

**GOURMAN** ['gurmən] : [***gourmant*** 1530] ad. ; Gourmand (-e)
**Faot ket be re gourman war ar prijou** : Il ne faut pas être trop gourmand sur les prix *(Plourac'h)*

**GOUROWIAÑ / GAROWIAÑ** [gu'rowjə] [ga'rowjə] : [***gouraouï*** 1732] vb. ; (s') Enrouer / (s') Érailler
**Gourowiet é** : Il est enroué *(Berrien)* ; **Mé sad oa garowiet** : Mon père était enroué *(Speied)*

**GOURVE / GORVE** ['gurve] ['gɔrve] : [***gourvez*** XVIII[e]] n.m. ; Position couchée / Par ext. : Sieste
**Ur gorve tal ar bern plous** : Une sieste face au tas de paille *(Pleiben)*

**GOURVEO / GORVEO** [gur'vew] [gɔr'vew] : [***gouruez*** 1499 ; ***gourvéein*** 1723] vb. ; (s') Allonger (pour dormir) (cf. **LEDAÑ**)
**Gorveet é war e wele** : Il est allongé sur son lit (il dort) *(Plouïe)* ; **Ah ! Gourveet é 'n ed, gourveet eint, ya** : Ah ! Le blé est couché, il est couché, oui *(Berrien)* ; **Ar goujil, an dra-he vis(e) ar saout gorveet war ar lann pe war an drein !** : La litière, c'étaient les vaches allongées sur le jonc ou sur les épines ! *(Kergloff)*

**GOURVINI** [gur'vi:nə] : [***gourwini*** 1992] coll. ; Bryone Dioïque / Navet du Diable

**Pato ar gourvini zo mad deus ar boan-ijili, med poeson eint** : Les tubercules de la bryone sont efficaces contre les rhumatismes, mais c'est du poison *(Poullaouen)* ; **Mond a ree da Goad Frew da glask gourvini da frotañ i skoa** : Il allait au bois du Fréau chercher de la bryone pour se frotter l'épaule *(Poullaouen)*

**GOURVLA / GOURLA** ['gurvla] ['gurla] : [***gourvloaz*** 1931] ad. ; Âgé (-e) de plus d'un an, entre un et deux ans (animal domestique)

**Lec'h oa bet 'werzhañ un eubeul gourla** : Là où fut vendu un yearling *(An Uhelgoat)* ; **Eizh-naw mis hag ar re-ell neu'n vise go(r)tei(t) ken nïent gourla** : Huit-neuf mois et alors pour les autres, on attendait qu'ils aient entre quinze et dix-huit mois *(Kareis)*

**GOUSER / GOUSIL / GOUJIL** ['gu:zɛr] ['gu:zil] ['gu:ʒil] : [vx. br. ***guosern*** ; ***gouser*** 1716] n.m. ; Litière

**Ahe meus un' bet ga'n tad-kàer, un' da droc'hañ goujil** : Là j'en ai eu une de par mon beau-père, une pour couper la litière *(Berrien)* ; **Apala ! E(rr)o é paotred Poullaouen ga o brageier fer(e)t da droc'hiñ goujil !** : Apala ! Les gars de Poullaouen sont arrivés vêtus de leur pantalon en toile épaisse pour couper de la litière ! *(Plouïe)* ; **Dastum deliou ba'r brouskoajou (e)vid o(be)r goujil da lakad dindan ar loned** : Ramasser des feuilles dans les halliers pour faire de la litière pour mettre sous les bêtes *(An Uhelgoat)* ; **Kalz feurmou na un tamm machin ba'r Gwenidou heñ ! Pep-heñi ouïe ba-p(e)-lec'h oa e dakad ha vije troc'het ar goujil** : Beaucoup de fermes avaient un bout machin au Gwenidou hein ! Chacun savait où était sa zone et on coupait la litière *(Berrien)* ; **Med goujil n'é ket lann hañ ! Goujil so traou gis-se** : Mais la litière ce n'est pas de l'ajonc hein ! La litière c'est des choses comme ça *(Plourac'h)* ; **Ba p(e)-lec'h tà ar goujil 'ta ?! 'Treuss(e)g ar Monts d'Arrée am(añ) gi-m(añ) neus laret** : Où ça vient la litière donc ?! Il a dit ici vers les Monts d'Arrée *(Plourac'h)* ; **Gousil é ar brug** : La litière c'est de la bruyère *(Karnod)* ; **War-lerc'h mis-e(o)st ah(e) vis(e) diharzhet blam dé gaoud diharzhadur neu'n ba-(d)indan ar saout d'o(be)r ar goujil** : Après le mois d'août, là on défrichait les talus afin d'avoir alors des émondes sous les vaches pour faire la litière *(Kergloff)* ; **Ha treuchou-lann d'o(be)r tan, tenn(e)t deuh ar bern-gousil, vije tennet ar re-hross deus mesk ar gousil, sete vije chetet an treujou hag a vije ar begou 'vid lakad dindan ar saout** : Et des troncs d'ajonc pour faire du feu, extraits du tas de litière, on extrayait les gros de parmi la litière, on jetait donc les troncs et les bouts étaient pour mettre sous les vaches *(Ar Fouillez)* ; **Med pé vis(e) ket plous walc'h 'h ee an dud gwech-ell dé droc'h(añ) goujil ba'r minïou Sant-Hern ah(e) gis-s(e) hag as(e) oa yeot-maout neu'n, vich(e) kemed an dra-s(e), yeot gwenn** : Mais lorsqu'il n'y avait pas assez de paille, les gens allaient autrefois couper de la litière dans les montagnes de Saint-Hernin là comme ça et il y avait alors là de l'herbe de marais, il n'y avait que ça, une herbe blanche *(Kleden)* ; **Bet omp bet (é) c'hoa(r)i ga'r goujil am(añ) 'è, me n'on ket bet 'troc'hañ goujil, med gwel(e)t meus mé dad 'hond dé droc'hañ goujil ba'r mine, ya ha 'hond dé gerc'h(ad) 'nê war-lerc'h ga kirri** : Nous avons ici aussi perdu notre temps avec la litière, moi je ne suis pas allé couper de la litière, mais j'ai vu mon père allant couper la litière à la montagne, oui allant les chercher en charrettes *(Kergloff)*

- **Dramm-gouser** : Petit tas de litière (qu'on peut tenir entre la faucille et la fourchette à débroussailler) *(Kergrist)*
- **Falc'h drailh-goujil** : Faux pour couper la litière ; **Ha daon ya ur valc'h drailh-goujil oa i(v)e** : Ah dam oui il y avait également une faux pour couper la litière *(Berrien)*
- **Mailh-gouser** : Petit tas de litière (qu'on peut tenir entre la faucille et la fourchette à débroussailler) *(Kergrist)*

**GOUSILHADENN** [gwi'ʎɑ:dən] : [***gouziadenn*** 1716] n.f. ; Couche de litière (sous les bêtes) / Couche de paille, de foin...

**Boñ chomet é e varc'h kozh ba'r hou(s)ilhadenn ba'n traoñ ene** : Bon son vieux cheval était resté sur la couche de litière en bas là *(Plonee)*

**GOUSILHAÑ / GOUSILHOU** [gu'siʎ(ə/u] : [***gouzeria*** 1716 ; ***gouzélia*** 1821] vb. ; Faire (la / les) litière(s)

**Gousilhet mad ba'n dan ha ràet boued dê** : La litière était bien faite sous eux et on leur donnait de la nourriture *(Kleden)* ; **Vije red diskenn 'vid kaved gousil ha-traou da housilhou** : Il fallait descendre pour trouver de la litière et autres pour faire les litières (sous les bêtes) *(Sant-Nigouden)* ; **An dra-he oa d(a) lakad dindan ar loened goude da housilhañ** : On mettait après ça sous les bêtes pour faire la litière *(Skrigneg)* ; **Hemañ ro mignoc'h teil 'vid (a) blous teus da housilhañ** : Il donne plus de fumier que de paille pour faire la litière *(Plouïe)* ; **Ar pezh na zebent ket 'h ee da housilhañ, 'med plous ha foenn hag un tamm yeot bennaket** : Ce qu'elles ne mangeaient pas partait pour faire la litière, que de la paille et du foin et un peu d'herbe *(Plouïe)* ; **Ha ar lanneier vijent ket troc'het toud beb pla, vije troc'het 'vid kaved gousil da lak (d)indan ar loened ha vije troc'het 'benn vije emm sur 'hat !** : On ne coupait pas les landes chaque année, on coupait pour avoir de la litière pour mettre sous les bêtes, on coupait très certainement quand on avait besoin *(Sant-Nigouden)* ; **Ha ga ar valz blam da ziharzhañ, da droc'hiñ ar loustoni ha ma oa raden da-heul vije laket da housilhañ ba'r c'hrow dindan ar saout** : Et à la faucille pour défricher les talus, couper la saloperie et s'il y avait de la fougère ensuite, on mettait pour faire la litière des vaches *(Plouïe)* ; **An dra-he vije diharzhet ha mad ! Ha touset toud ha goud(e) vije gwraet berniou ba kost ar c'hleuñ ha vijent lesket un tamm bihen da vervel ha goud(e) vije charreet an dra-he neuhe d'ar gêr da housilhañ dindan ar saout** : C'était défriché et bien ! Tout était tondu, après on faisait des tas au bord du talus, on les laissait un petit peu mourir et alors après on charroyait ça à la maison pour faire la litière sous les vaches *(Berrien)* ; **Lod a'h ee da gerc'he(d) gousil d'ar Monts d'Arrée da-lec'h (e)ma an *antenne* 'hont, da housilhañ** : Certains allaient chercher de la litière dans les Monts d'Arrée là-bas où est l'antenne, pour faire les litières *(Karnod)*

**GOUSPEROU / GOUSPIROU** [gus'pe:(r)u] [gus'pi:ru] : [***gousperou*** 1499] n.pl. ; Vêpres

**Setu me yee ga mamm-gozh war-lerc'h ar gouspe(r)ou d'ar sul dé gass (a)nê ga'r baner du** : J'allais donc avec ma grand-mère après les vêpres le dimanche les envoyer munis du panier noir *(Sant-Wazheg)* ; **'Vi(d) gouel-an-Ollsent alïes, ar gard oa am(añ) ba'n tu-m(añ) Laz, heñ yee d'ar gouspirou** : Souvent pour la Toussaint, le garde était ici de ce côté de Laz, il allait aux vêpres *(Laz)* ; **An averenn-vi(n)tin, an eil oferenn hag an aferenn-bred neuhe oa deg eur hanter hag gouspirou goud(e)-se c'hoazh** : La messe matinale, la seconde messe et alors la grand-messe était à dix heures et demi, ensuite il y avait encore les vêpres *(Kolloreg)* ; **Goud(e) ar gouspirou deus teir eur hanter peu-prè da-beked c'hwec'h eur hanter, seizh eur** : Après les vêpres de quinze heures trente a-peu-près jusqu'à dix-huit heures trente, dix-neuf heures *(Skrigneg)*

**GOUST** [gust] : [***goust*** 1723] n.m. ; Goût

**N'é ket blamor da se med pegur gav din ar goust zo gwelloc'h** : Ce n'est pas à cause de ça, mais c'est parce que je trouve que ça a meilleur goût *(Berrien)*

**GOUSTADIG / DOUSTADIG** [gus'tɑːdig-k] [dus'tɑːdig-k] : [***goustadic*** 1659] ad. ; Doucement / Lent (-e) / Lentement

**Tüis ! Bayard, tüis ! Doustadig, doustadig** : À gauche ! Bayard, à gauche ! Doucement, doucement *(Kleden)* ; **Med daw vïe mond doustadig, daw vé gouïed 'h o(be)r** : Mais il fallait aller tout doucement, il faut savoir faire *(Kleden)* ; **Med matresse gaoseon doc'h gol vonnus, vefe gleet din kaoseal goustadikoc'h da ve komprenet ? N'é ket ?** : Mais je vous parle peut-être trop vite, me faudrait-il parler plus doucement pour être compris ? Non ? *(Lannedern)*

**GOUT** [gud-t] : [***gout*** 1565] n.m. ; Goût / Appétit

**Roiñ gout d'ar lambig** : Donner du goût à l'alambic *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Pep-heñi na e gout heñ !** : Chacun avait ses goûts hein ! *(Berrien)* ; **Oh weo ! (A-)benn bremañ heus un tamm naon, un tamm gout da zibiñ !** : Oh si ! Pour maintenant tu as un peu faim, un peu d'appétit pour manger ! *(Berrien)* ; **Se oa 'vid reiñ un tamm gout d'ar vugale** : C'était pour donner du goût aux enfants (de faire) *(Pluskelleg)*

**GOUTIERENN** [gu'tjɛːrən] : n.f. (pl. **-ou** [gutjɛ'rɛnu]) ; Gouttière

**War ar maes vije ket goutierennou** : Il n'y avait pas de gouttières à la campagne *(Skrigneg)* ; **An dour 'tond-mae(s) ar goutierenn a stivell mo(d)-se** : L'eau sortant de la gouttière ruisselle comme ça *(Skrigneg)*

**GOVEL / GOU'L** ['goː(v)əl] [guːl] : [vx. br. ***gobail*** ; ***gouel*** 1499] n.f. & n.m. (pl. **-ou** [go'vɛlu]) ; Forge

**Ya, ba'r hou'l oa** : Oui, il était à la forge *(Speied)* ; **Ya petram ar go'el** : Oui ou-bien la forge *(Berrien)* ; **Kass anê d'ar ho'el da lakad hernach** : Les envoyer à la forge pour mettre les fers *(Skrigneg)* ; **Bremañ me rañw ket kin ga'r go'elou** : Maintenant je n'utilise plus de forges *(Berrien)*

**GOVELED / GOELED** ['gweləd-t] : [***govêlliatt*** 1744] vb. (p.p. **go(v)elet** ['gweləd-t], & **da (ho)veled** [də'veləd-t] *pour battre*) ; Battre (la faux...) / Forger / Marteler / & n.vb. ; Action (d'affûter / de forger) / Affûtage / Forgeage

✗ *m. comp.* : ***mailh-goveled, marc'h-goveled***

**Difer's so etre goel' ha lemmañ** : Il y a distinction entre battre et aiguiser *(Skrigneg)* ; **Ar valc'h vije goelet war un anve** : On battait la faux sur une enclume *(Berrien)* ; **Ha lod ouïegn ket goel' o valz nag o va(l)c'h** : Certains ne savaient battre ni leur faucille ni leur faux *(Karais)* ; **Vise digass(e)t ar va(l)c'h ha vise goelet-hi** : On apportait la faux et on la battait *(Karais)* ; **An heñi oar ket goeled mad e valc'h a goust kér d'e gostïou, pugur droc'h ket mad** : Celui qui ne sait pas bien battre sa faux, ses côtes le payaient cher, puisque ça ne coupait pas bien *(Berrien)* ; **Oa ket un ouvrïer mad ma ouïe ket goeled na lemmañ mad** : Ce n'était pas un bon ouvrier s'il ne savait pas battre ni bien aiguiser *(Berrien)* ; **Daw oa klask un tamm douar kaled 'vid plantañ an anve 'vid goeled** : Il fallait chercher un bout de terre dure pour enfoncer l'enclume pour battre *(Berrien)* ; **Renket ar mod-se da 'veled !** : Ainsi obligé de battre ! *(Berrien)* ; **Ar re-he droc'he 'vel ur rasouer 'ta ! Med an dra-he a vise goel't, vis(e) ket lesket da verglañ tamm !** : Elles coupaient comme un rasoir tiens ! Mais c'était battu, on ne laissait aucunement rouiller ! *(Brennilis)* ; **Da 'veled 'nèi, ar re-he vije da-heul ha war o c'hein 'h ee ar morzhol hag an anve gate** : Pour la battre, ils étaient ensuite et ils portaient sur leur dos le marteau et l'enclume *(Berrien)* ; **Ma pis(e) goelet ho falc'h, laket (a)nèi mad, stenn ! Gwarantet-sur ! Eh beñ ale hop, tan dèi !** : Si vous aviez battu votre faux, que vous l'aviez bien mise, tendue ! Sur et garanti ! Eh ben allez hop, on fonce ! *(Kleden)* ; **Ya, ar re-he oa war o skoa gate ar mod-se da-heul ar valc'h hag a vije daw dê 'n-om lak da 'veled** : Oui, ils les portaient sur leur épaule comme ça à la suite de la faux et il leur fallait se mettre à battre *(Berrien)* ; **Am(añ) vé goel' war ur marc'h-go(v)eled, un tamm koat, c'hwi blante an anneñ barzh** : Ici on bat sur un billot de bois, un bout de bois, vous plantiez l'enclumette dedans *(Laz)* ; **Ha vije aseet ga ur morzhol hag un anve, pé vije eskeñtet an troc'h un tamm vije red daoñ goel' ar valc'h neuhe** : Assis munis d'un marteau et d'une enclume, lorsque le tranchant était un peu esquinté, il lui fallait alors battre la faux *(Skrigneg)* ; **Pa vije goelet ar valc'h, ar go(v)el a ree kalz 'è ! Lod a halle lak o valc'h tanôoc'h, sell ar re-he droc'he gwelloc'h** : Lorsqu'on battait la faux, le battage faisait également beaucoup ! Certains pouvaient rendre leur faux plus fine, ils coupaient donc mieux *(Skrigneg)* ; **Med me rà ur goel' ga *la meule électrique* war'naoñ, un tamm *profil* skañw daoñ ha goud(e)-se un tamm taol-lim war beb tu ha war-raog !** : Mais je fais un affûtage à la meule électrique, un petit profil léger et ensuite un petit coup de lime sur chaque côté et en avant ! *(Kleden)* ; **Ar mo(d)-s(e) ree-hè ga'r lim, wa'r boc'h vis(e) ràet un taol-lim wa'r boc'h, ar boc'h vis(e) goelet 'è ! Memes-mod 'è vis(e) lak(et) ur goeled barzh ha goud(e)-se neu'n, pugur vis(e) ket go'elet papred, vis(e) ràet un taol-lim dé lak(ad) (a)naoñ dé droc'hiñ ha goud(e)-se vis(e) ràet un tamm taol wa'n tu (e)n-en(eb)** : C'est ainsi qu'on utilisait la lime, on faisait un coup de lime sur le hoyau, on affûtait le hoyau également ! Pareillement on y faisait un affûtage et alors ensuite, puisqu'on ne affûtait pas

toujours, on donnait un coup de lime pour le faire couper et ensuite on donnait un petit coup sur le côté opposé *(Kleden)*

- **Reiñ ur goeled ba'r valc'h** : Faire un coup de martelage à la faux *(Kleden)*

**GOVELÉRES / GOELÉRES** [gwe'leːrəs] : [***govelierez*** 1932] n.f. (**ur 'veléres** : une enclume...) ; Enclume à battre la faux

**Ur 'veléres vise gwraet doc'h an dra-s(e)** : On appelait ça une enclume à battre la faux *(Kleden)*

**GOW / GAOU** [gɔw] : [***gou*** 1499] n.m. (pl. **geier** ['gɛjər]) ; Mensonge

**Ne lar ket a how / Ne lar ket gow** : Il ne dit pas de mensonge *(Plouïe)* ; **Dibot ar wirione ha stank ar geier** : La vérité est rare et les mensonges sont courants *(Poullaouen)* ; **Hag an test faoss neu'n zo an heñi 'h ee da lared ar gow ma peus c'hoant** : Et alors un faux témoins c'est celui qui va mentir si tu veux *(Ponvel)* ; **Empentañ geier** : Inventer des mensonges *(Poullaouen)* ; **Te eo tad ar geier !** : T'es le roi des mensonges ! *(Poullaouen)* ; **N'é ket kontañ geier ! Ar wirione oa heñ !** : Ce ne sont pas des mensonges ! C'était la vérité hein ! *(Berrien)* ; **Tenner-dent a oa hag hezh a gonte geier d'an hi(ni) a 'h ee da denniñ dent gantoñ** : Il était arracheur de dents et il racontait des mensonges à celui qui venait se faire arracher des dents *(Skrigneg)*

- **Gurun diwar ar Vaou ne lar ket (a) how** : Le tonnerre provenant du Faou ne ment pas (c-à-d qu'il va pleuvoir) *(Plouïe)*

**GOWIAD / GAOUIAD** ['gowjəd-t] ['gowɟad-t] : [***gouyat*** 1519] ad. ; Menteur

**Hemañ zo gowiad** : Il est menteur *(Berrien)* ; **Ya ha gowiad oa 'velt un tenner-dent ! Pudur tenner-dent a oa** : Oui et il était menteur comme un arracheur de dents ! Puisqu'il était arracheur de dents *(Skrigneg)*

**GOWIER / GAOUIER** ['gowjər] ['gowɟɛr] : [***gouyer*** 1499] n.m. ; Menteur

**Te zo ur gowier !** : Tu es un menteur ! *(Plouïe)*

**GRAKAL** ['(g)rakəl] : [***grakal*** 1821] vb. ; Jacasser (cf. **KEGENN**)

**GRAMMÈR** [gamɛr] : [***gramel*** 1499 ; ***grammer*** 1894] n.f. ; Grammaire

**Disket mamp grammèr ha toud ar verbou ha katekisou** : Nous avions appris la grammaire et tous les verbes et les catéchismes *(Skrigneg)*

**GRAN** ['grɑ̃ːn] : [***gran*** 1903] ad ; Distingué (-e) / Élégant (-e) / Chic / Snob (-e) / Bien mis (-e) / Luxueux (-se)

**Oh ! Hoñzh so ur plac'h gran !** : Oh ! C'est une femme snobe ! *(Skrigneg)* ; **Ar reñ-s(e) so tud gran** : Ce sont des gens chics, snobs *(Poullaouen)* ; **Teir eured gran** : Trois noces distinguées *(Poullaouen)* ; **Lar(e)t a vije Treger gwich-all oa grannoc'h un tamm ha beañ oa 'è !** : Autrefois on disait que Tréguier était un peu plus distingué et il l'était aussi ! *(Skrigneg)* ; **Grannoc'h ba'h ur werenn-lost-hir kentoc'h 'vid reiñ daoñ ba'h ur werenn-moutard !** : C'était plus distingué dans un verre à pied que de lui donner dans un verre à moutarde *(Skrigneg)* ; **Oa grannoc'h dèi reiñ daoñ ur werenn-lost-hir** : C'était plus distingué pour elle de lui donner un verre à pied *(Skrigneg)* ; **Oh ! Bremañ é 'n-om ga(v)et gran ar jistr ! A-blassou vé rôet jistr bremañ 'vi(d) an aperitif** : Oh ! De nos jours le cidre est devenu chic ! Par endroits de nos jours on donne du cidre pour l'apéritif *(Skrigneg)* ; **Nann, te zo Lanneanou mïoc'h, an dra-he zo grannoc'h (a)darr(e) un tamm ! An dra-he zo un ton uhelloc'h !** : Non, toi tu es plus de Lannéanou, ça c'est encore un peu plus distingué ! C'est un ton au-dessus ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! Gwich-all 'h ee an nén da gousked ba fout-pet(r)a !!! Eh ! Ni oa war ar maes ha oa ket ken gran-s(e) an traou gane(mp)-ni !** : Oh ! Autrefois on allait dormir dans n'importe-quoi (literie) !!! Eh ! Nous nous étions à la campagne et tout n'était pas si chic pour nous ! *(Skrigneg)* ; **Ah ! Pass lar(e)d an dra-he ! Ho keme(d) lar(e)d lar (v)o poah ar chig kentoc'h, an dra-he ra kalz grannoc'h ! Lec'h lar(ed) é poah ar patat(e)s !** : Ah ! Ne dis pas ça ! Tu n'auras plutôt qu'à dire que la viande sera cuite, ça fait plus distingué ! Au lieu de dire que les patates sont cuites ! *(Skrigneg)*

**GRAÑJ / GRAÑCH / GREÑCH** ['grɑ̃ːʒ] ['grɑ̃jʃ] ['grɛ̃jʃ] : [***grang*** 1499] n.f. & n.m. ; Grange

**Ba'r loch bihen neu'n oa un ekremeus, memp bet ekremet laezh 'n hom grañj alïes** : Il y avait alors une écrémeuse dans la petite cabane, nous avions souvent écrémé du lait dans notre grange *(Plourac'h)* ; **Bi oa laket ba'r hrañch, ma vise fall an amzer 'h ee an dud ga'r wentéres da wentañ, da basseal (a)naoñ** : On le mettait dans la grange, si le temps était mauvais les gens prenaient la vanneuse pour le vanner le passer *(Berrien)* ; **Ar re-yowank 'h ee da zañs(al) war ar c'hampagn ba un hangar, ba ur grañj, un dra mennaket a mo(d)-s(e)** : Les jeunes allaient danser à la campagne dans un hangar, dans une grange, quelque chose comme ça *(Kleden)* ; **Gwelien, vije poahet patates, ur mell poufèr a vije ha amañ oa ur chiminal ahe ba'r hreñch a-dreñw ha vije poahet ur poufèrad-patates** : La pâtée, on cuisait des patates, il y avait une grosse marmite, il y avait ici une cheminée dans la grange derrière et on cuisait une marmitée de patates *(Berrien)* ; **Riñset ha kempennet an diw hreñch** : Les deux granges vidées et nettoyées *(An Uhelgoat)* ; **Ba'r puñs wechou deus 'n hañw vïe lakeet ! Petram vïe lakeet ba'r hreñch, pe ba un tu bennaket ha golôet ! Pugur oa ket frijiderien gwech-all heñ !** : On le mettait dans le puits parfois l'été ! Ou-bien on le mettait dans la grange, ou quelque part et recouvert ! Puisque autrefois il n'y avait pas de réfrigérateurs hein ! *(Plonee)* ; **Ba-dreñw ar hrañch ahe his-se, ma vé gwel(et) un' se(v)el, 'hond-kuit ha 'bénn-neuhe tap un treber hag an alc'h(o) da 'n ti : Tign-tign-tign-tign-tign !** : Là-derrière la grange, si on en voit un (essaim) s'élever, partir et de prendre pour-lors un trépied et la clef de la maison : Tin-tin-tin-tin-tin ! *(Laz)*

**GRAPAL** ['grapəl] : vb. ; Cramponner / Grimper / S'agripper (cf. **Krapal**)

**GRASS** [gras] : [***gracc*** 1499] n.f. ; Grâce / Aubaine / Soulagement

**Ha grass dê da (e)n-om sammañ** : Une aubaine pour eux pour se remplir la panse *(An Uhelgoat)*

- **Dre-grass** : À cause de ; **Na tap(et) ur *rhume* dre-grass ar bissi(gou)-mareñw, lare-heñw** : Il avait attrapé un rhume à cause des chatons, disait-il *(Kleden)*

**GRAV** [grɑ:v] : ad. ; Grave

**Oh ma ! Vïe ket mann grav (e-)bed hañ !** : Oh ma ! Il n'y avait rien de grave hein ! *(Poullaouen)* ; **Med oa ket grav a-walc'h, goud(e)-se na keuñ lar ma vije bet grav, oa ket bet (ne)med pemzete ba'n ospital ha renket dond en-dro da dorriñ 'r c'horn-butun !** : Mais ce n'était pas assez grave, ensuite il regrettait que ce n'eut pas été grave, il n'avait été qu'une quinzaine à l'hôpital et fallait retourner au casse-pipe ! *(An Uhelgoat)*

**GRÊ** [grɛ:] : [***craë, graë*** 1732] n.m. ; (du) Grès

**Ya, me meus un', ur pelestr, un' grê** : Oui, j'en ai un, un saloir, un en grès *(Kleden)*

- **Pod-grê** : Charnier / Saloir / Pot en grès ; **Ur pod-grê, (e)vel vise laket 'e ar c'hoahen gwech-ell** : Un pot en grès, comme il y avait autrefois pour mettre la crème *(Lokarn)* ; **Ba ar pod-grê, heñ oa ur pod ha' vije lak(et) ar c'hig da sallañ barzh, gwich-ell** : Dans le charnier, c'était un pot dans lequel on mettait la viande à saler, autrefois *(Kallag)* ; **Pé vije digoènet vije laket ba'r pod-grê ha vije leusket eizhte 'benn ribotad 'naoñ** : Lorsque c'était écrémé, on mettait dans le pot en grès et on laissait huit jours avant de la baratter *(Skrigneg)* ; **P(a) oan dimeet ma ket ekremeus e-bed hag a zigoavenen ma laezh ga'r l(o)a-bod ha vije laket ba ur pod-grê neuhe** : Lorsque j'étais fiancée, je n'avais pas d'écrémeuse, j'écrémais à la louche mon lait que l'on mettait alors dans un pot en grès *(Skrigneg)*

**GREFAÑ** ['grɛfə] : [***greffein*** 1723] vb. ; Greffer

**An avalou kaol-moc'h, an dra-h(e) é an awal n'é ket bet grefet 'nèoñ** : Les pommes *kaol-moc'h*, c'est la pomme qui n'a pas été greffée *(Laz)* ; **(A)boe on grefet n'añw ket kin, n'on ket kapat da heulien kin ur sossiete d'ond e vakeñchou** : Je ne vais plus depuis que je suis greffée, je ne suis plus capable de suivre une société pour aller en vacances *(Skrigneg)* ; **Nompass gref(añ) war ur loar ne(ve), kar sur ase vi... Blew !** : Ne pas greffer à la nouvelle lune, tu n'auras très certainement... Macache ! *(Kleden)*

**GREFON** ['grɛfən] : [***greffen*** 1633] n.m. (pl. **-iou** [grɛ'fɔ̃ɲu]) ; Greffon

**Ha ma faot doc'h lar grogo ar grefon (v)o daw doc'h grefañ papred war ar c'hann, papred, papred, papred !** : Et si tu veux que ton greffon prenne il faut toujours greffer en pleine lune, absolument toujours ! *(Kleden)* ; **Matre'n mé grefoñiou oagn ket troc'h(et) ba'r mar(e) mad, un dra m(e)nnek(e)t** : Peut-être mes greffons n'étaient-ils pas coupés à la bonne époque, quelque chose comme ça *(Kleden)*

**GRESYL / GRIJYL** [greziʎ] ['gri:ʒil] : n. ; (du) Cresyl (ancienne marque d'un puissant désinfectant à base de crésol)

- **Dour-grijyl** : (du) Cresyl ; **Ya ! Ha dour-grijyl vije gwraet 'è ! An dra-h(e) oa kreñw, dour kreñw ! Alkol oa barzh** : Oui ! Et on faisait aussi du Cresyl ! C'était fort, de l'eau forte ! Ça contenait de l'alcool *(Skrigneg)* ; **Pa gomañs goriñ é poent toullañ 'naoñ d'ar gor da zond-maes ha da lakad *produit* war'naoñ neuhen, dour-grijyl petramant dour-javel** : Lorsque ça commence à suppurer, il est temps de le percer pour que le pus sorte et de mettre alors du produit dessus, du Cresyl ou bien de l'eau de javel *(Skrigneg)*

**GRETEL** ['grɛtəl] : [***greteilh*** 1962] coll. : (du) Gravier

- **Douar-gretel** : Terre aride et graveleuse ; **Douar-gretel, un tammig kras ah(e) his-se, atrejou mein-glas tammig 'e** : De la terre aride et graveleuse, un peu desséchée comme ça, des débris d'ardoises aussi quelque peu *(Laz)*

**GREUN** [grœ̃:n] : [***greun*** 1499] coll. (sing. **-enn** ['grœ̃:nən] sing. pl. **-ennou** [grœ̃'nɛnu]) ; Du grain / sing. Graine (de semence, sel...) / sing. pl. Des graines

✗ *m. comp.* : ***sac'h-ar-greun***

**Ree ket vorz pe-sort greun vije** : Peu importe quel grain c'était *(Skrigneg)* ; **Sell tou'n an dud a'h ee ga o greun neuhe** : Donc tout le monde apportait alors son grain *(Skrigneg)* ; **Sec'hañ ree ar greun ga'n heol da-houde** : Ensuite le grain séchait au soleil *(Plouïe)* ; **Ma'hat oagn 'rosellañ ar leuriou da gaoud ar greun !** : Ils étaient probablement en train de passer le rabot sur l'aire pour avoir le grain ! *(Brennilis)* ; **Ba'r galatas vise lakee(t) ar greun hag ur gambr vise lakeet ar greun ba enni 'e** : On mettait le grain dans le grenier et on mettait aussi le grain dans une chambre *(Lannedern)* ; **Hag a ree kem(ed) un tamm toull da ziskenn barzh ah(e) ha da zebiñ ar greun** : Il ne faisait qu'un petit trou pour descendre là à l'intérieur et pour manger les graines *(Poullaouen)* ; **Ar c'hrouer zo un dra-all, an dra-he so (e)vi(d) separ(iñ) ar greun ba'r wentéres !** : Le crible, c'est autre chose, c'est pour séparer le grain dans le tarare ! *(Speied)* ; **Greun linad a vije poahet ha laket in tomm war da vruched ah(e) blam da zegajiñ** : De la graine d'ortie était cuite et on te la mettait là toute chaude sur la poitrine pour te dégager *(Skrigneg)* ; **Oh ! Ar pellachou tàè ba-dindan am(añ), me(d) as(e) vise daw tenn(añ) ar greun ga ur rojell neuh(e) !** : Oh ! Les déchets de balle venaient ici en dessous, mais là il fallait alors extraire le grain avec un rabot ! *(Karais)* ; **Ah ! Ga mein-ar-vil(in), ar reñ-he vije rond hag an eil zerc'he treiñ, sell a frike 'r greun !** : Ah ! Avec les meules de moulin, elles étaient rondes et la seconde continuait de tourner, donc ça écrasait le grain ! *(Skrigneg)* ; **Med vïe ket kenkoulz ar greun gwinizh bet diwanet ar mo(d)-se d'ober bara (e)vid heñi**

**despugnet zo mad hañ** : Mais le grain de blé germé de cette façon n'était pas équivalent à celui bien ramassé pour faire du pain *(Plouïe)* ; **An dra-he oa ur fleurenn, kajimant-sur, deus ar weenn-bin ha' zigore da lach hi greun** : C'était une fleure, très certainement, du pin qui s'ouvrait pour lâcher ses graines *(Skrigneg)* ; **(E)vid lak (a)nê da frinkal n'eus keme(d) reiñ gwin tomm dê ga greun ur linad e-barzh !** : Pour les faire caracoler il n'y a qu'à leur donner du vin chaud avec des graines d'ortie dedans ! *(Skrigneg)* ; **An dra-he é an *téléphone à rames*, pis greun ridet ahe !** : Ce sont les téléphones à rames, des pois à grains ridés là ! *(Skrigneg)* ; **Seto vis(e) kasset greun dé val(añ) d'ar vel(in) (e)vid pemzeg tevezh matre'n** : Donc on apportait du grain à moudre au moulin pour quinze jours peut-être *(Kleden)* ; **Pugur ato yee forzig greun dichapet mod-se deus an dornéres, an destumachou vije gwraet deus an dra-he** : Puisque pas mal de grain s'échappait toujours comme ça de la batteuse, on appelait ça les collectes *(Pleiben)* ; **Boñ, kerc'h vïe daw lak anèi ba forn ar bouloñjer (e)vi(d) o(be)r youd, lak ar greun da sec'hañ** : Bon, il fallait mettre l'avoine dans le four du boulanger pour faire la bouillie, mettre le grain à sécher *(Pleiben)* ; **'Vel ma vije gwraet (e)vid greun kafe pe un dra mennaket ar mod-se** : Comme on faisait pour les grains de café ou quelque chose comme ça *(Pleiben)* ; **Tou'n dud ouïe walc'h lar vije bet skoan ha dister ar greun** : Tout le monde savait que les graines auraient été atrophiées et piètres *(An Uhelgoat)* ; **Ahe tàe ar greun direkt ba'r c'harr** : Là le grain venait directement dans la charrette *(Kergloff)* ; **Oa ket stertac'h 'vid mond da lak ar greun ba'r grign(er) !** : Ce n'était pas plus difficile que d'aller mettre le grain dans le grenier ! *(Kergloff)* ; **Ah eo ! Pa ha greun a gassès da hreun d'ar vil(in) da valañ 'naoñ dit ha 'benn a gemerès anaoñ vije gwraet in bleud** : Ah si ! Lorsque tu avais du grain, tu apportais ton grain au moulin pour qu'on te le moule et quand tu le prenais, c'était fait en farine *(Skrigneg)* ; **Ar beg oa pounnerroc'h, 'houzoh walc'h, pugur oa ar greun barzh, 'h ee d'an douar hag ahe ziwanent buan ma chome golo** : L'apex était plus lourd, vous savez bien, puisqu'il contenait les graines, il s'affaissait et là ils germaient rapidement s'il restait couvert *(Berrien)* ; **Beñ c'hwi ouïè pegement dour vankè doc'h da 'r mod greun pé da val(añ) !** : Ben vous saviez quelle quantité d'eau vous vouliez selon la quantité de grain que vous avez à moudre *(Speied)* ; **Pé teue ar greun deus an dornerésed kentañ v(o)a ur bern pellachou jomeè, petram pé vije destumet ar greun dindan…** : Lorsque le grain venait des premières batteuses, beaucoup des déchets de balle restaient, ou-bien on ramassait le grain en dessous *(Pleiben)* ; **Soubenn, ma vé gwraet soubenn deus an dra-s(e)… Ha n'oa kemed ur bann'h dour, un neubeud greunennou holen barzh hag un tamm bar(a)-amann war-lerc'h, ahe oa toud !** : De la soupe, si on peut appeler ça de la soupe… Ce n'était qu'un peu d'eau, quelques grains de sel et un bout de pain beurre après, c'était là tout ! *(Kergloff)* ; **Ya ! Ga'r vreilh ya ! An dra-he vije laket ur pezh bach war an dou(a)r da lakad chom ar greun neuhe, hete goud(e) vije red c'hoazh passeal ar greun ba'h ur wentéres !** : Oui ! Au fléau oui ! Pour ça on mettait une grande bâche sur le sol pour qu'alors le grain reste, après donc on devait encore passer le grain dans la vanneuse *(Skrigneg)* ; **Ar baotred vis(e) 'tenn ar greun deus 'zindan ar c'houfr, ledañ 'naoñ war ar leur ha deus dindan an hijéres 'è** : Les gars extrayaient le grain de dessous le coffre à battre, l'étalait sur l'aire de battage, également de dessous le secoueur *(Ponvel)* ; **Hag ar merc'hed vis(e) en-dro d'ar wenterésed, diw wentéres vis(e) 'hond en-dro, un' 'vi(d) ar greun tàe deus dindan ar c'houfr ha un'-all 'vi(d) ar greun tàe deus dindan an hijéres** : Et les femmes étaient autours des tarares, deux tarares fonctionnaient, une pour le grain qui venait de dessous le coffre et un autre pour le grain qui venait de dessous le secoueur *(Ponvel)* ; **Ur vel(in) zo ha oa daw treus ar stêr ga'r greun war ho kein ha dond en-dro ga'r sac'had-bleud d'an tu-h(ont)** : Il y a un moulin et il fallait traverser la rivière avec le grain sur le dos et revenir le sac de farine là-bas *(Sant-Wazheg)* ; **Ar pellachou ha vïent laket ba'r wentéres hag ar greun mad neu'n vis(e) jerr(e)t, karget ba'r sïer hag ar baotred neu'n gassè ar greun d'ar gambr** : Les déchets de balle, on les mettait dans le tarare et alors le bon grain était ramassé, chargé dans les sacs et alors les hommes envoyaient le grain dans la chambre *(Karais)*

- **Hezh a vank ur hreunenn daoñ** : Il a un grain / Il lui manque une case *(Plouïe)*
- **Marc'hadour-greun** : Grainetier ; **Oh nann ! Med ka(ve)t vis(e) had-lann ba-ti ar marc'hadourien-greun !** : Oh non ! Mais on trouvait des semences d'ajonc chez les grainetiers ! *(Kleden)*

**GREUNAD** ['grø:nəd-t] : [***grenat*** 1521] n.f. (pl. **-ou** [grø'nɑ:du]) ; Grenade

**Neuhe veh lakeet da sklapad greunadou !** : Alors vous serez affecté à jeter des grenades ! *(Pleiben)* ; **Sete vo ràet doc'h musetennou greunadou** : On vous donnera donc des musettes de grenades *(Pleiben)* ; **Greunadou, traou da zisbrïañ tud !** : Des grenades, des choses pour mutiler les gens ! *(Pleiben)*

**GREUNADENN** [grø'nɑ:dən] : [***grenadenn*** 1499] n.f. ; Grenade

**Degoupïet na ar hreunadenn** : Il avait dégoupillé la grenade *(An Uhelgoat)*

**GREUNIAÑ** ['grœ̃ɲə] : [***greunyaff*** 1499] vb. ; Monter en graine

**Na hreune ket an e-tu er blavechou ma vise kalz luc'hed, rag suilhañ ree o bleuñ gante** : Les années où il y avait beaucoup d'éclairs le sarrasin ne montait pas en graine, car ses fleurs roussissaient *(Brasparzh)*

**GREUSSAD** ['grøsəd-t] : [***greussad*** 1992] n.m. (pl. **-ou** [grø'sɑ:du]) ; Gosse

**Ro ur sklaboussad d'ar greussad ha jerr e hinou** : Donner un gnon au gosse et lui fermer son clapet *(Poullaouen)*

**GREVIÑ** ['gre:v(i)] : vb. ; Crever (cf. **KREVIÑ**)

**GRÏENN** ['grijən] : [***grizyen*** 1612] n.f. (pl. **-ow** [grij'ɛnɔw]) ; Endroit sec dans une prairie stérile

**Ur hrïenn, pe grïennow zo ba'r prad-mañ** : Un, ou des endroits sec se trouvent dans cette prairie *(Kergrist)*

**GRIFON** ['grifən] : [***griffon*** 1499] n.m. (pl. **-iou** [gri'fɔ̃nju]) ; Griffon / Rotovator

**Pugur ar grifon oa chomet sac'het** : Puisque le griffon est resté bloqué *(Skrigneg)* ; **Be zo lod ha oaint ket gouest da lakad o brabaniou nag o vresou, nag o grifoniou, nag o draou da zigoueo mad (e)vid labourad** : Il y a certains qui n'étaient pas capables de bien mettre leurs brabants, ni leurs herses, ni leurs rotovators, ni rien pour travailler *(Plouïe)* ; **Ha oa laket tri chô din deuh ar grifon d'ond da labourad gate** : Et on mit trois chevaux au griffon pour aller travailler avec eux *(Plouïe)* ; **Ha meus choñj ba ar re-mañ ba'r penn pé oa echüet oan aet da sevel ar grifon un tamm ha partïet ar c'heseg toud !** : Et je me rappelle de ceux-là au bout quand c'était fini j'allais lever un peu le griffon, et les chevaux de partir ! *(Plouïe)* ; **An ar, ar fres, pe an drañchéres ! Ar grifon a vïe gwraet d'anèoñ a-blassou, ba'r C'hastell-Ne vé gwraet ar grifon d'anèoñ** : L'araire, la herse, ou le cultivateur canadien ! Par endroits on l'appelait le griffon, c'est à Chateauneuf-du-Faou qu'on l'appelle comme ça *(Speied)*

- **Dant-grifon** : Dent de griffon ; **An dent-grifon hag an dent-vrès oa bihannoc'h, an dent-vrès oa mo(d)-se peu-prè** : Les dents de griffons et les dents de herse étaient plus petites, les dents de herse étaient à-peu-près comme ça *(Skrigneg)*

**GRIFONIÑ / GRIFONIAÑ** [gri'fɔ̃:nə] [gri'fɔ̃.ŋə] : [***grifonañ*** 1992] vb. ; Griffonner / Passer le rotovator

**Grifonet mad ma ar park, ya** : J'avais bien griffonné le champ, oui *(Plouïe)* ; **Trôet a vije ga'r braban gwich-all ha goude vije grifoniet ha vrèset ha merket neuhe ga ur machin da verko** : On labourait autrefois au brabant et après on griffonnait, hersait et marquait alors à la machine à marquer *(Skrigneg)*

**GRIG** [gri:c] : [***grillicq*** 1633] n.m. ; Grillon (cf. **GRILH**)

**Ur grig oa war bord an hent** : Il y avait un grillon sur le bord le la route *(Kergrist)*

**GRIGNER** ['griɲ(ər)] : [***gringnel*** 1633] n.m. ; Grenier (cf. **GALATAS**)

**Ur chern, med hezh oa ba'r grign' ba du-m(añ)** : Un banc clos, mais il était dans le grenier chez moi *(Ponvel)* ; **Breum(añ) ba'n tïer n'eus ket grign' (e-)bed kin !** : De nos jours il n'y a plus de grenier dans les maisons ! *(Karais)* ; **Oa ket stertac'h 'vid mond da lak ar greun ba'r grign' !** : Ce n'était pas plus difficile que d'aller mettre le grain dans le grenier ! *(Kergloff)* ; **Ahe zo n'onn ket ped gwele d'an nec'h sè ! Pudur é ur pezh grigner** : Il y a là je ne sais combien de lit en haut voilà ! Puisque c'est un grand grenier *(Skrigneg)*

**GRIGNOUS** ['griɲuz-s] : [***grignous*** 1716] ad. ; Grognon (-se)

**Deut oa da vé grignous** : Il était devenu grognon *(An Uhelgoat)* ; **Kar dabitud vije grignous** : Car d'habitude il était grognon *(An Uhelgoat)*

**GRIK** [grig-k] : [***gric*** 1716] n. ; (nég.) Mot

**Heb grik e-bed** : Sans un mot aucun *(Ar Fouillez)*

**GRILH** [griʎ] : [***grill*** 1499] n.m. (pl. **-ed** ['griʎəd-t]) ; Grillon (cf. **GRIG**)

**Ah geo ! Gwich-all a'h ee ar vugale da glask grilhed 'vi(d) ar besketerien !** : Ah si ! Autrefois les enfants allaient chercher des grillons pour les pêcheurs ! *(Skrigneg)* ; **Me(d) ar grilhed chomint ket ba-lem a vé laket temz, blij ket an temz dê** : Mais les grillons ne restent pas là où on met de l'engrais, ils n'aiment pas l'engrais *(Skrigneg)* ; **Ha da daped grilhed ha vije tapet ur blousenn ha teue ar grilh maes neuhe, d(a) lakad ba'r ouest-alumetes neuhen da werzhañ d'ar besketerien goude !** : Et pour attraper des grillons, on prenait une paille et alors le grillon sortait, pour alors mettre dans la boîte d'allumettes pour les vendre après aux pêcheurs *(Skrigneg)* ; **Nim oa 'chom ba bord ar rinier, sell vije pesketerien alïes pa teue poent ar besketêr(e)zh hag a teue da houll diganemp : « Tapet peus grilhed din ? »** : Nous habitions au bord de la rivière, il y avait donc souvent des pêcheurs qui venaient lorsque le moment de la pêche arrivait et qui nous demandaient : « Vous m'avez attrapé des grillons ? » *(Skrigneg)* ; **Pa gleemp ar grilhed 'kanañ vije lak(et) ur blousenn blam daoñ da zond er-maes ha vijent laket ba ur ouest-alumetes, ar grilhed ha pa vije pevar-pemp grilh ha oa ur gwenneg oa peb grilh** : Lorsqu'on entendait les grillons chanter, on mettait une paille pour le faire sortir et on les mettait dans une boîte d'allumettes, les grillons et lorsqu'il y avait quatre ou cinq grillons, c'était un sou chaque grillon *(Skrigneg)*

- **Deber-grilhed** : Maigrichon (m.-à-m. Mangeur de grillons) ; **Hemañ zo un deber-grilhed** : C'est un maigrichon *(Poullaouen)*
- **Klasker-grilhed** : Chercheur de grillons / Mauvais paysan ; **Ur voutik a vefe gouest da bêo ur mevel, ur mevel mad heñ ! Pass ur c'hlasker-grilhed !** : Une exploitation qui pourrait payer un valet, un bon valet hein ! Pas un chercheur de grillons ! *(Lannedern)*
- **Taper-grilhed** : Mauvais paysan (fainéant, « attrapeur de grillons ») ; **Oh bah ! Hezh oa un taper-grilhed ! Heñ bassee e amzer 'h o(be)r mann e-be(d)** : Oh pff ! C'était un mauvais paysan ! Il passait son temps à ne rien faire *(Skrigneg)*

**GRILHAJ** ['griʎaʒ] : [***grilhaj*** 1992] n.m. (pl. **-ou** [gri'ʎɑ:ʒu]) ; Grillage

**Ha c'hwi displant (a)nê ! Ha troc'h mé grilhaj din !** : Et vous de les déterrer ! Et couper mon grillage ! *(Plonee)*

**GRILHAJIÑ** [gri'(ʎ)ɑ:ʒə] : [***grilhajiñ*** 1992] vb. ; Grillager

**Grilhajet da lesk ar yer d'ond maes** : Grillagé pour laisser les poules aller dehors *(Kergloff)* ; **Bremañ (e)maint, memes yér, ah beñ ar re-he zo grilhajet 'e** : Maintenant elles sont, même les poules, eh ben elles sont aussi grillagées *(Berrien)*

**GRILHAÑ** ['griʎə] : [***grilla*** 1659] vb. ; Griller / Bousiller

**Boñ vïe grilhet kafe ha bar(a) goude, voar bet forchet d'o(be)r forniou ba kement kêr toud ! Memes pepheñi na e forn !** : Bon après on grillait le café et le pain, on fut forcé de construire des fours dans tous les hameaux ! Chacun avait même son four ! *(Plonee)* ; **Ha c'hoazh vïe ket ka(v)et, an (dr)a-he vïe grilhet hei hag mes deus ar gwe-derw vïe despunet 'e d'o(be)r un espess chikore pe n'ounn ket pet(r)a !** : Et encore on n'en trouvait pas, on grillait de l'orge et des glands de chênes qu'on ramassait également pour faire une espèce de chicorée ou je ne sais quoi ! *(Plonee)* ; **Ha setou vis(e) ur boutou-koat ganin ha vis(e) grilhet an tu war-horr(e) da mé sroad, skar(e)t !** : Et nous étions donc chaussés de sabots de bois et le dessus de mon pied était bousillé, crevassé ! *(Sant-Wazheg)*

**GRIMASS** ['griməz-s] : [***grimac*** 1718] n.m. (pl. **-ou** [gri'masu]) ; Grimace

**Taped digantoñ ur sac'had holen-gross da sklapad war an teil 'n-ur o(be)r pateriou ha grimassou** : Il prit un sac de gros sel pour jeter sur le talus en faisant des paters et des grimaces *(An Uhelgoat)*

**GRIS / GRICH** [grĩ:z-s] [griʃ] : [***gris*** 1633] ad. ; Gris (-e) (cf. **MEN-GRIS**)

**Ar bleud oa ket gwenn-gwenn, sell vije gris un tamm, me(d) bara mad a oa (me)mes-tra !** : La farine n'était pas blanche-blanche, elle était donc un peu grise, mais c'était quand-même du bon pain ! *(Skrigneg)* ; **Gris é an amzer, be zo koumoul hag a(v)el ! Ha memes bannac'hou-glô ur wich an amzer** : Le temps est gris, il y a des nuages et du vent ! Il y a même un peu de pluie de temps à autre *(Skrigneg)*

- **Gris-mesked** : (du) Gris mêlé (couleur) ; **Oh, gris-mesked ahe ! Me(d) ar potop, heñ oa 'vel liw ga'r macheñ ah(e) gis-s(e) walc'h, sell ! Ba'r liw-te !** : Oh, gris mêlé là ! Mais la suédine, c'était relativement comme la couleur du machin là, tiens ! De cette couleur-là ! *(Kareis)*
- **Sac'h ludu-grich (/ -griss)** : Sac d'engrais en toile épaisse et serrée ; **Ur sac'h war ho kein, ar sac'h ludu-grich, pugur a vïe gwraet toullou barzh ha lakeet ganomp dreist** : Un sac sur ton dos, le sac en toile épaisse, puisqu'on faisait des trous dedans et nous le mettions par-dessus *(Plonee)* ; **Ba un tamm tïegezh tal-kichenn du-mañ hag voa laret din mond da glask bar(a) ba'r sac'h ludou-grich !** : Dans un bout de ferme à côté de chez moi et on m'avait dit d'aller chercher du pain dans un sac de phosphate ! *(Pleiben)* ; **Neu'n vïe gwraet ur pochon ga ur sac'h ludou-griss ha vise laket un tamm kerc'h barzh ha vise laket ginou ar jô barzh, ar mod-se ar fissellenn bassee dreñw e ziskouarniou** : On faisait alors une poche d'un sac de tissu grossier et on y mettait un peu d'avoine, la gueule du cheval mis à l'intérieur, ainsi la ficelle passait derrière ses oreilles *(Ponvel)* ; **Ha vis(e) troc'het ba ur sac'h ludou-griss, gwraet un tamm pochon bihen ar mod-s(e)** : On coupait dans un sac de tissu grossier, on en faisait une petite poche comme ça *(Ponvel)*

**GRISIL / GRIJIL** ['gri:zəl] ['gri:ʒəl] : [***grissill*** 1464] n.m. ; Grêle

**Ken oa koueet deliou ar gwe ga'r grijil** : Au point que les feuilles étaient tombées par la grêle *(Poullaouen)*

- **Kouad-grijil** : Averse de grêle ; **Avelach(ou) oa ha kouajou-grijil** : Des coups de vent et des averses de grêle *(Kleden)*
- **Pilad-grisil** : Déluge de grêle ; **Gwraet neus ur pilad grisil** ; Il y a eu un déluge de grêle *(Poullaouen)*
- **Tamm grijil** : Grêlon ; **Un tamm grijil** : Un grêlon *(Plouïe)*

**GRISINKADENN** [griziŋ'kɑ:dən] : [***crisiñgadenn*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [griziŋka'dɛnu]) ; Hennissement

**Hemañ sevel he skou(a)rn ha 'h o(be)r ur hrisinkadenn** : Et lui de lever l'oreille en poussant un hennissement *(An Uhelgoat)*

**GRISINKAL** [(g)ri'ziŋkəl] ['hri'ziŋkəl] : [***grisinca*** 1716] vb. ; Hennir

**An douetañs oa krog ba'naoñ abowe na klêt ar gaseg o hrisinkal** : Le doute commençait depuis qu'il avait entendu la jument hennir *(An Uhelgoat)*

**GROGNADENN** [grɔ̃ɲɑ:dən] : n.f. (pl. **-ou** [grɔ̃ɲa'dɛnu]) ; Grognement

**(Ne)med ur hrognadenn** : Rien qu'un grognement *(An Uhelgoat)*

**GROGNAL** ['gro:ɲəl] : [***grognal*** 1659] vb. ; Grogner

**Ar c'hi zo komañs da hrognal dac'h ar glesker kozh** : Le chien commence à grogner sur la vieille grenouille *(Laz)*

**GRÔL** ['grɔ:l] : [***groel*** 1723] n.m. (pl. **-o** ['grɔ:lu]) ; Motte / Gruau

**Petramed vïe flastr(et) ar grolou** : Ou-bien on écrasait les mottes *(Speied)*

**GROM** [grɔ̃m] : [***gromm*** 1659] n.m. ; Gourme (maladie)

**Paket ar grom, ar peuk !** : J'ai attrapé la gourme, la grosse toue ! *(Poullaouen)* ; **Eo ! An dra-he é, ar grom ya. Ar c'heseg a nije ar grom** : Si ! C'est ça, la gourme oui. Les chevaux avaient (souvent/parfois) la gourme *(Skrigneg)* ; **An heñi oa ar gwashañ herve oa ar grom, 'n-om ga(v)e ar c'herseg dé vi stanket, lous o vri hag ar re-gozh neuhe halle mervel !** : La pire c'était paraît-il la gourme, les chevaux se trouvaient encombrés, le nez sale et alors les vieux pouvaient mourir *(Ponvel)* ; **Pé oa kistïon dé gerc'had ar bateus, ba du-mañ oa ket jô e-bed 'gement**

**oa kap da chech tamm (e)-bed ! Toud oaint ga'r grom** : Lorsqu'il était question de chercher la batteuse, ici il n'y avait aucun cheval capable de tirer quoi que ce soit ! Ils avaient tous la gourme *(Ponvel)*

**GROÑJ** [grɔ̃jʃ] : [***grouing*** 1633 ; ***gronch*** 1659] n.f. ; Menton (cf. **CHEÑK**)

**Lod lar ar hroñj, lod-all lar ar cheñk, dow sort vé laret** : Certains disent « groñj », certains autres disent « cheñk », on dit des deux façons *(Lannedern) ;* **Lasset dindan i hroñj gad ur blouk** : Lacé sous son menton à une boucle *(Poullaouen)*

**GRONNAÑ** ['grɔ̃nə] : [***gronna*** 1659] vb. ; Amasser

**Gronnañ erc'hent ba ur pod-espern** : Amasser de l'argent dans une tirelire *(Poullaouen)*

**GROSÉRES** [gro'zeːrəz-s] : [***groselles*** 1633] coll. ; Groseilles

**Amañ ha ba Ponvel vé laret groséres** : Ici et à Plounevézel on dit « groséres » *(Poullaouen)* ; **Me gred lar eint aet da làerezh groséres** : Je crois qu'ils sont allés voler des groseilles *(An Uhelgoat)* ; **Bord an hent-pras oa ur renkennad-groséres** : Au bord de la grand-route il y avait une rangée de groseilles *(An Uhelgoat)*

**GROSS** [groːs] : [***gros*** 1633] ad. & n.f. ; Grossièrement / Imprécis (-e) / Gros (-se) / Grossier (-e)

**Soliou gross 'bominabl** : De grosses poutres énormes *(Poullaouen)* ; **Lard du, lard gross oa-heñw** : Du cambouis, c'était de la graisse grossière *(Laz)* ; **Houzh zo ur liboudenn, ur plac'h gross, lous un tamm** : Elle est vulgaire, grossière, inélégante *(Plouïe)* ; **Un troad fouet gwïet gross ba e zorn** : Un manche de fouet grossièrement torsadé dans sa main *(Poullaouen)* ; **Diw deurkes a na : Un' finnoc'h un tamm hag un' kalz grossoc'h** : Il avait deux tenailles : Une un peu plus fine et une beaucoup plus grosse *(Skrigneg)* ; **Lec'h ar pis a vé perchet, ar re-he so gross ha douss c'hoazh izhpenn !** : Alors que les pois que l'on perche sont gros et doux en plus ! *(Skrigneg)* ; **Ah beo ! 'Skourr ! An dent-genver ! Vé ket gwelet se kin hañ ! Ha visegn hir ha gross hañ !** : Ah si ! Suspendus ! Les stalactites ! On ne voit plus ça hein ! Ils étaient longs et gros hein ! *(Lokarn)* ; **Ha treuchou-lann d'o(be)r tan, tenn(e)t deuh ar bern-gousil, vije tennet ar re-hross deus mesk ar gousil** : Et des troncs d'ajonc pour faire du feu, extraits du tas de litière, on extrayait les gros de parmi la litière *(Ar Fouillez)* ; **Golc'hiji gross ahe oagn, me(d) pa vije daw dit mond d'ar stêr ga'r reñ-he vije daw dit cheched hañ !** : C'étaient de grosses couettes, mais lorsqu'il fallait que tu apportes à la rivière, il fallait que tu en foutes un coup hein ! *(Ar Fouillez)* ; **Ga hon sud domp ha an tad, ar vamm, ar moeberésed, ahe vïe ket brezhoneg gross mod-se tamm e-bed heñ !** : Avec nos parents et le père, la mère, les tantes, là il n'y avait pas du tout de breton grossier comme ça hein *(Laz)* ; **Ga da zoworn goud(e) ga'r sailh frikès c'hoazh mïoc'h, pass lesken traou gross ha vije chet(et) an dra-he d'ar moc'h ba o bailh** : Après dans le seau avec tes deux mains tu écrasais plus encore, ne pas laisser des gros trucs et on jetait ça aux cochons dans leur mangeoire *(Berrien)* ; **An tro(a)d deusoute, ar re-s(e) vise gross-mat, a-peu-prè 'vel un tro(a)d deus skuberr(e)nn ahe pe ar mod-se...** : Leur tige, elles étaient très grosses, a-peu-près comme le manche de balai là comme ça *(Ponvel)* ; **Ha mod-all, gwich-all gozh, pa oa ma zad-ïou amañ, ba'h ar prad d'an traoñ ahe oa ur vil(in) 'è, me(d) an dra-he oa ur vil(in) da zreilhañ 'nê gross** : Et sinon, dans l'ancien temps, lorsque mon arrière-grand-père était ici, là dans le pré en bas, il y avait aussi un moulin, mais c'était un moulin pour les hacher grossièrement *(Skrigneg)*

- **Holen-gross** : Du gros sel ; **Eo ! Holen-gross vïe laket barzh 'ha !** : Si ! On mettait du gros sel ma foi ! *(Lokmarïa)* ; **Taped digantoñ ur sac'had holen-gross da sklapad war an teil 'n-ur o(be)r pateriou ha grimassou** : Il prit un sac de gros sel pour jeter sur le talus en faisant des paters et des grimaces *(An Uhelgoat)* ; **Hor'n-gross ah(e) gis-s(e) vis(e) streiet ba'r voenn dé 'h ampèch (a)naoñ dé chof(añ) ha dé zerc'h(añ) i *goût* daoñ un tamm bihen** : On versait du gros sel là comme ça dans le foin pour l'empêcher de chauffer et qu'il garde un petit peu son goût *(Kleden)*
- **Kaoseal gross** : Parler grossièrement ; **Ar re-he gaose gross** : Ils parlent grossièrement *(Lannedern)*
- **Labourer gross** : Travailleur imprécis / Mauvais travailleur ; **Hezh zo ur labourer gross** : C'est un mauvais travailleur *(Plouïe)*
- **Neud gross** : Du gros fil ; **Un minowed vije ganti hag ur jisell ! Hag hi vass-gwlan hag hi neud gross neuhe** : Elle avait une alêne et un ciseau ! Son passe laine et alors son gros fil *(Skrigneg)*
- **Re hross** ['re hrɔs] : Trop grossier (-ère) / Trop massif (-ve) **/** Trop gros (-se) ; **Petram é ur lon re hross é** : Ou alors c'est que l'animal est trop gros *(Plouïe)* ; **An eubeul tàè, brofitè toud hag an eubeul vis(e) pell re hross 'vi(d) ar gaseg dé zigass (a)naoñ war an douar** : Le poulain venait, il consommait tout et il était bien trop gros pour que la jument le fasse naître *(Kleden)*
- **Ur hross vras (a / deus) + *u(d)b.*** : La majeure partie de ; **Ya mouget, ya ! Ur hross vras anèoñ, med be oa lod deusoute a teue hirroc'h un tamm ha vijent mouget ga'n alc'hweenn** : Oui étouffés, oui ! La majeure partie, mais certains d'entre eux devenaient un peu plus longs et ils étaient étouffés par la ravenelle *(Plouïe)* ; **Ha pugur ar hross vras deus an amzer vije nintra genin (ne)med un tamm bragou berr ahe his-se** : Et puisque la majeure partie du temps je n'avais rien d'autre qu'un pantalon court là comme ça *(Plouïe)*

**GROUP** [grub-p] : [***group*** 1992] n.m. (pl. **-chou** ['grupʃu]) ; Groupe

✗ *syn.* : ***bochad, ekip, kouch, rummad***

**Me meus ket bet gwraet (ne)med prejou-groupchou mé-keres** : Moi je n'ai fait que des repas de groupes si tu préfères *(Plourac'h)*

**GROUPAÑ** ['grupə] : [***groupañ*** 1992] vb. ; Grouper

- **Un neubeud steredennou groupet** : Un groupement d'étoiles ; **Ar C'harr-Kamm zo un neubeud streredennou groupet** : La Grande Ourse est un groupement d'étoiles *(Kleden)*

**GURUN / KURUN** ['gy:rən] : [vx. br. ***gurun***] n.f. ; Tonnerre

✗ *m. comp.* : ***bokedou-ar-gurun***

**Klêt vé ar gurun !** : On entend le tonnerre ! *(Plouïe)* ; **Ha ma klêt ar gurun goude, laret (e)ma Paol-gozh (o) hond mell-divell (e)tresseg an ivern ha tan gantoñ ba'n e rèr** : Et si après vous entendez le tonnerre, dites que c'est le vieux Paul qui rentre en vrac en enfer, il avait le feu au cul *(Poullaouen)* ; **Alïes pé vé harno (a-)benn gomañs ar gurun na fich na na fleñch nintra** : Souvent lorsqu'il y a de l'orage avant que ne commence le tonnerre plus rien ne remue ni ne bronche *(Plouïe)* ; **Pé vé gurun vé moug an amzer** : Lorsqu'il y a du tonnerre le temps est étouffant *(Plouïe)* ; **Me meus ow(e)n raog ar gurun** : Moi j'ai peur du tonnerre *(Lannedern)* ; **Amzer-harne oa tomm ha kalz koumoun du zigassè wechou gurun** : Le temps d'orage était chaud et beaucoup de nuages noirs apportaient parfois du tonnerre *(Kleden)* ; **Ha pa weles a-greis-toud é ku an heol ahe hag damaig kentañ ma refe 'o klêt ar hurun 'strakal !** : Et lorsque tu vois tout à coup que le soleil est caché, tout à l'heure la première fois qu'il le fera on entendra le tonnerre exploser ! *(Skrigneg)*

- **Gurun diwar ar Vaou ne lar ket (a) how** : Le tonnerre provenant du Faou ne ment pas (c-à-d qu'il va pleuvoir) *(Plouïe)*
- **Tarch-kurun** [tarʃ'ky:rən] : [***tarz curun*** 1659] Coup de tonnerre ; **Un tarch-kurun zo bet** : Il y a eu un coup de tonnerre *(Poullaouen)*

**GURZITE** [gyr'zite] : n.f. ; Curiosité (cf. **KURIOSITE**)

**GWAD** [gwɑ:d-t] : [vx. br. ***gouet*** ; ***goat*** 1499] n.m. ; (du) Sang / (de la) Sève

✗ *m. dér.* : ***dourwad, liswad*** ; *m. comp.* : ***boss-gwad, stankéres-gwad, taol-gwad***

**Ha mod-all vije ket implijet ar gwad ? Nann ?** : Et sinon on n'employait pas le sang ? Non ? *(Plouïe)* ; **Hag na ket santet mann e-bed ken na gwel(et) ar gwad !** : Il n'avait rien senti jusqu'à ce qu'il voit le sang ! *(An Uhelgoat)* ; **Hezh zo (e)vel ur bik, an hanter deus he gwad ba'n he lost** : Il est comme une pie, la moitié de son sang dans sa queue (se dit pour un chaud lapin) *(Plouïe)* ; **Ar c'hignen zo mad (e)vid ar gwad** : L'ail c'est bon pour le sang *(Poullaouen)* ; **'Benn-neuhe hou(zh) vïe ket pell koll hi gwad 'nèi hag a vé displeuñvet...** : Elle ne mettait pour-lors pas longtemps à perdre son sang et à être déplumée... *(Laz)* ; **Ar stankéres-gwad oa mad da stank(añ) ar gwad pa droc'hes da zoworn** : Le plantain lancéolé était bien pour arrêter le sang lorsque tu te coupais la main *(Skrigneg)* ; **Me voa ur plac'h deus ar c'hampagn ha moa lâet ar lapin, torre(t) e hoûg dèoñ ha goud(e)-se tennou ar lag(ad)ou (e)vid ar gwad d'hond d'an traoñ** : J'étais une fille de la campagne et j'avais tué le lapin, lui avais brisé la nuque et ensuite enlevé les yeux pour que le sang se répande *(Sant-Wazheg)* ; **Lousowenn-troc'h, da herp ar gwad é mad** : Du plantain, pour arrêter le sang c'est bon *(Laz)* ; **Pouloutet ma banne gwad** : Mon sang se coagule *(Poullaouen)* ; **Ar c'horailhou, an dra-se oa ar gwad ha ne(u)'n ar pezh vise tenn(et) deus an tu di-barzh pet(r)a !** : Les entrailles, ça c'était le sang et alors ce qu'on enlevait de l'intérieur quoi ! *(Kareis)* ; **Pa rees ur pe-moc'h bihen war da zorn a teue dour ha gwad assames, sell an dra-h(e) oa liswad !** : Lorsque tu te faisais une ampoule à la main, du liquide et du sang apparaissaient en même temps, c'étaient donc des sérosités ! *(Skrigneg)* ; **Ha bet oa bet blesset, un tenn ur wech na treuse(t) i skoa daoñ, med na ket gwel(et) lar oa blesset ken na gwel(e)t ar gwad, pudur an dud vïe enervet toud mod-se !** : Et il fut blessé, une fois un tir lui avait traversé l'épaule, mais il ne vit pas qu'il était blessé jusqu'à ce qu'il vit le sang, puisque les gens étaient complètement énervés comme ça ! *(An Uhelgoat)*

- **Gwad toud e...** : Tout en sang ; **Gwad toud i dreid** : Ses pieds tout en sang *(Skrigneg)*
- **Kaoud gwad-keseg ba'n doworn ha ba'r penn** : fig. Avoir les chevaux dans le sang (m-à-m. Avoir du sang de chevaux dans les deux mains et la tête) ; **Charriter, daw é kared ar c'heseg ! Daw é kaou(d) gwad-keseg ba'n dow(o)rn ha ba'r penn !** : Charretier, il faut aimer les chevaux ! Il faut avoir les chevaux dans le sang ! *(Skrigneg)*
- **Troiñ ra ma bann(e) gwad en gwelien** : Mon sang ne fait qu'un tour *(Poullaouen)*

**GWADAÑ / GWADIÑ** ['gwɑ:d(ə/i)] : [***goadaff*** 1499] vb. ; Saigner

✗ *m. dér.* : ***diwadañ***

**'Benn 'r fin zihane da wadiñ, me(d) pa lakeès hezh a wade neubeutoc'h** : Pour finir ça s'arrêtait de saigner, mais lorsque tu le mettais, ça saignait moins *(Skrigneg)* ; **Vij(e) ket klañw, pudur an dra-h(e) a wade kalz, hete 'h ee toud ar loustoni a-goste** : Il n'était pas malade, puisque ça saignait beaucoup, les impuretés a s'écoulaient donc sur le côté *(Skrigneg)*

**GWAG** [gwɑ:g-k] : [***goac*** 1499] ad. ; Mou, molle / Tendre (pierres) (cf. **BLOD**)

**Gwag é ar bérenn** : La poire est molle *(Skrigneg)* ; **Re wag é ar prad** : Le pré est trop marécageux *(Berrien)* ; **Prajeier gwag** : Des prés marécageux *(Plouïe)* ; **Ma ! Diminüiñ reent, ah ya ! Pugur a vijent gwag** : Pff ! Elles diminuaient (verrues), ah oui ! Puisqu'elles étaient molles *(Skrigneg)* ; **Ar plous-gwinizh oa kalz kaletoc'h hag ar plous-kerc'h heñw oa gwakoc'h** : La paille de blé était beaucoup plus dure et la paille d'avoine était plus molle *(Plouïe)* ; **Ar re-wag** : Les mous *(Berrien)* ; **Med ba-lec'h a vije prajeier plad hag gwag, oa ket aes kass ar bron kuit !** : Mais là où il y avait des prés plats et mous, il n'était pas aisé de faire disparaître le jonc ! *(Plouïe)* ; **Ar paotr yowank zo gwag** : Le jeune garçon est mou *(Poullaouen)* ; **Pugur an dra-he oa douar gwag, oa ket moien d'ond ga keseg neu'n a'ha !** : Puisque c'était de la terre molle, on ne pouvait alors pas aller avec des chevaux ma foi ! *(Brennilis)* ; **An dra-he vïe gwraet « Ar Youdig » deus an dra-he blamour oa gwag** : On appelait ça « Le Youdig »

parce que c'était mou *(Brennilis)* ; **Ha vïe poentet ahe gis-se ba-lem a oa ar gwakañ toud ahe gis-se hag a chome un' / dow zevezh** : Et on pointait comme ça là où c'était le plus mou et ça restait un / deux jours *(Skrigneg)*

- **Men gwag** : Pierre tendre ; **Ur men kaled ! Ma oa ur men re gwag, na lemme ket** : Une pierre dure ! Si c'était une pierre trop tendre, elle n'aiguisait pas *(Berrien)*

**GWAI** [gwaj] : [***goaz*** 1499] n.m. (pl. **-ed** ['gwajəd-t] **-di** ['gwajdi]) ; Oie (prop. & fig.)

**Hezh zo ur gwai** : C'est une oie (un niais) *(Kolloreg)* ; **Amañ zo gwaied** : Il y a des oies ici *(Lannedern)*

**GWAKOL** ['gwa.kəl] : [***goacol*** 1499] n.f. ; Collier de cheval (en laîche, pièce de harnachement)

✗ *syn.* : ***kolier*** *(collier en crin)*

**Ur wakol vise laket d'ar c'heseg, gwraet ga hesk, ar c'holier vise gwraet ga kréñn kentoc'h** : On mettait le « gwakol » aux chevaux, c'était fait en laîche, le collier était plutôt fait en crin *(Brennilis)* ; **Ur wakol vise laket d'ar c'heseg ha vise laket lïen d'o(be)r an dro d'o bruched ha d'o skoaiou, kuit dê da vloñsiñ 'nê ha goud(e)-se vise laket un dro-goat... Oh ! Ar re-h(e) vise digiset heñ !** : On mettait un « gwakol » aux chevaux et on mettait un lien pour faire le tour de leur poitrine et de leurs épaules, pour éviter qu'ils ne se meurtrissent et ensuite on mettait une attelle de bois... Oh ! Ils étaient déguisés hein ! *(Brennilis)*

**GWAL / GWOL** [gwal] [g(w)ɔl] : [vx. br. ***uual*** ; ***goal*** 1856] ad. ; Très / Sacré(ment) / Remarquable(ment)

**N'é ket gwal vras deus e oad** : Il n'est pas bien grand pour son âge *(Skrigneg)* ; **Me vo gol dapet** : Je serai sacrément pris au piège *(Landelo)* ; **N'eus ket gwal hir amzer so** : Il n'y a pas bien longtemps *(An Uhelgoat)* ; **N'eus ket gwal bell-zo c'hoazh 'è** : Il n'y a encore pas bien longtemps non-plus *(Speied)* ; **Amañ (e)ma e(rr)o gol drist ar chomajow** : Les bâtiments d'habitation sont devenus tristes *(Kergrist)* ; **Ar Rusquec n'é ket bet ur maner gwol-vras** : Le Rusquec n'a pas été un manoir très grand *(Landelo)* ; **Med gast ! Med c'hwi labour'h ket gol-vad 'ha !** : Mais putain ! Mais tu ne travailles pas très bien ma foi ! *(Landelo)* ; **Ah, voa ket digoueet gol-vad** : Ah, ça ne s'était pas très bien passé *(Plonee)* ; **Pass gwal bras, n'oun ket gouest dé zusken doc'h pugur, laron doc'h, meus chet(et) (a)nèi dé val(e)...** : Pas bien grand, je ne peux pas te le montrer, puisque je te dis que je l'ai bazardée *(Kleden)* ; **Vïe ket gwal sklêr damp pugur vise ket gwal gwenn (a)naoñ pugur vïer krog ga tamouesiñ (a)naoñ** : Pour nous il n'était pas très clair puisqu'il n'était pas bien blanc puisque qu'on commençait par le tamiser *(Plonee)* ; **Weo memes-tra ! Pé zigouev an dra-he ga an dud, an dra-he zo ur gwal-dra !** : Quand-même si ! Lorsque ça arrive aux gens, c'est une mauvaise chose ! *(An Uhelgoat)*

- **Gwal alïes** : Bien souvent ; **Arc'hant ar loned, ar re-he vïent ket fouetet gwal alïes** : L'argent des bêtes, bien souvent on ne le gaspillait pas *(Plouïe)*
- **Gwal-daol** [gwal'dɔl] : [***gwall-daol*** 1931] n.m. ; Mauvais coup
- **Gwal dra** : Sacré problème ; **An dra-he zo ur gwal dra 'ha !** : C'est c'est un sacré problème ma foi ! *(Skrigneg)*
- **Gwal devezh** : (Sacrée / Sale) journée ; **Me meus ur gwal devezh fenoñs** : J'ai une sacrée journée qui m'attend aujourd'hui *(Berrien)* ; **Goud(e) nïe tapet ur gwal deiezh vis(e) ev(et) 'e un' kosto** : Après qu'il avait eu une sale journée on buvait aussi un costaud *(Kleden)*
- **Gol-gàer** : Proprement ; **N'oc'h ket gouest gol gàer da gaosèl deus maner ar Rusquec neb kaosèl deus ilis Sant-Herbod ha an eil ha heben** : Vous ne pouvez pas parler proprement du château du Rusquec sans parler de l'église de Saint-Herbot, et vice-versa *(Landelo)* ; **N'oc'h ket a-walc'h (e)vid dispartïañ (a)nê gol gàer an eil deus heben** : Vous ne pouvez les séparer proprement l'une de l'autre *(Landelo)*
- **Gwal gleñved** : Maladie grave ; **Ur gwal gleñved neus** : Il a une maladie grave *(Plouïe)*
- **Gwal labourer** : Un sacré travailleur ; **Hezh zo un antirin, ur gwal labourer** : Il est courageux, un sacré travailleur *(Skrigneg)*
- **Gwal vicher** : Dur métier ; **Ar re-he na ur gwal vicher ober an dra-he** : Ils avaient un dur métier que de faire ça *(Brennilis)*
- **Gwal yeotenn** : Mauvaise herbe ; **Houzh oa ur gwal yeotenn** : C'était une mauvaise herbe *(Plouïe)*

**GWAL-AMZER** [gwal'ɑ̃mzɛr] : [***gwall-amzer*** 1850] n.m. ; Tempête

**GWAL-BLANEDENN** [gwalblɑ̃'neːdən] : [***goel blanaden*** 1732] n.m. ; Malheur / Mauvais sort

**GWAL-GEIN** [gwal'gɛjn] : [***gwal-gein*** 1958] n.f. ; Colonne vertébrale

✗ *syn.* : ***lign-kein, linenn-kein***

**An oaled oa mein ha noa torret gwal e gein** : L'âtre était en pierre et ça lui avait cassé la colonne vertébrale *(Kergrist)*

**GWAL** [gwɑːl] : [***goalenn*** 1499] n.f. ; Tige / Gaule / Colonne

**Ur wal ! Ba ho torn !** : Un bâton souple ! À la main ! *(Laz)* ; **A-wichou, ur wich tre var(e) vije rôet un tamm gwal diñ** : Parfois, de temps à autres on me donnait un petit bâton souple *(Skrigneg)* ; **Lavigañ ra e wal ba'n aer (e)vid sec'hañ ar c'helien** : Il manie sa gaule dans les airs pour sécher les mouches (c-à-d il ne fait rien) *(Poullaouen)*

**GWALC'H** ['gwax] : [***goalch*** 1557] n.m. (pl. **-ou** ['gwaxu]) ; Satiété / À volonté

**Ha 'h eent war-raog war o walc'h** : Et ils avançaient sur leur faim *(Poullaouen)*

- **Be war e walc'h** : Rester sur sa faim ; **Brawoc'h é be deus taol (e)vid be war e walc'h** : Il vaut mieux être à table que de rester sur sa faim *(Poullaouen)*
- **Deb deus gwalc'h** : Manger à sa faim ; **Hezh zeb deus gwalc'h** : Il mange à sa faim *(Plouïe)*

**GWAL-DÈN** [gwal'dɛn] : n.m. ; Brute / Sale type

**Hezh so ur gwal-dèn** : C'est une brute *(Plouïe)* ; **Hezh oa ur gwal-dèn an-heñi a chete e vugwal(e) hag e wreg maes !** : C'était un sale type celui qui jetait dehors ses enfants et sa femme ! *(Plouïe)*

**GWALICHOU** [gwa'liʃu] : n.pl. ; Brins flexibles (vannerie)

**Ar boutegou vé gwraet ga gwalichou** : On fait les paniers avec des brins flexibles *(Poullaouen)*

**GWALL** [gwal] : [***goall*** 1530] n.m. (pl. **-iou** ['gwalju]) ; Mal / Délit / Faute

- **Ober gwall** : Commettre un délit ; **N'eus ket gwelet bern e-bed ken a refe gwall** : On n'a rien vu d'important jusqu'à ce qu'il y ait délit *(An Uhelgoat)*

**GWANADENN** [gwɑ̃'nɑːdən] : [***gwanadenn*** 1927] n.f. (pl. **-ou** [gwɑ̃na'dɛnu]) ; Faiblesse

**Ur wanadenn den** : Une personne de grande faiblesse *(Poullaouen)*

**GWANTENN / GWANTELL** ['gwɑ̃ntən] ['gwɑ̃ntəl] : [***gwantenn*** 1970] n.f. (pl. **gwantinier** [gwɑ̃n'tinjər]) ; Vallon (cf. **SAONENN**)

**Ar sparvell bras vé alïes (a-)us d'ar wantenn é troiñ uhel-mat** : La buse tourne souvent bien haut au-dessus du vallon *(Poullaouen)* ; **Ha né un' tri daol-gwen(an) ba'r pilchochou penn-a-benn bordet ba'r wantell ahe gis-s(e)** : Et il a trois essaims d'abeilles dans les souches creuses de bout en bout bordées dans le vallon là comme ça *(Kleden)* ; **Gwantennou ha saonennou** : Des vallons et des vals *(Poullaouen)* ; **An ti amañ vo beuet pa (v)o beuet ar wantrenn** : La maison ici sera noyée lorsque le vallon sera noyé *(Poullaouen)*

**GWARANT** ['gwɑːrən] : [***goarant*** 1519] ad. ; Garant (-e)

**Red é be gwarant** : Il faut être garant *(Poullaouen)*

**GWARANTAÑ** [gwa'rɑ̃ntə] : [***goarantaff*** XVI^e] vb. ; Garantir

**Me warant ar pezh a laron** : Je garantis ce que je dis *(Poullaouen)* ; **Ha gwarantañ res 'naoñ din ?** : Et tu me le garantis (cheval) ? *(Poullaouen)* ; **Me warant dit so kalz friponed ba'r vro !** : Je te garantis qu'il y a beaucoup de fripons dans le coin *(Poullaouen)*

- **Gwarantet-sur !** : Sur et garanti ! ; **Ma pis(e) go(v)elet ho falc'h, laket (a)nèi mad, stenn ! Gwarantet-sur ! Eh beñ ale hop, tan dèi !** : Si vous aviez battu votre faux, que vous l'aviez bien mise, tendue ! Sur et garanti ! Eh ben allez hop, on fonce ! *(Kleden)*

**GWAREG** ['gwɑːrəg-k] ['gwa.rg-k] ['gwa.rʃ] : [***goarec*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [gwa'rɛːgu]) ; Arc / Pilier (à arche)

**Me oa a-dreñw ur wareg ba'n ilis** : J'étais derrière un pilier dans l'église *(Poullaouen)* ; **Ha 'benn-neu'n oa deuet, oa-hi 'hond dé zigass an eubeul ! Oh maleur ! Ken 'h ee e dreid ba'r wareg, ar mo(d)-s(e) skoiè** : Il vint pourlors, elle amenait le poulain ! Oh malheur ! Si bien que son pied allait dans l'arc, ça cognait comme ça *(Kleden)*

**GWAREG-AR-GLÔ / GWAR(E)G-AR-GLAW** ['gwɑːrəg ar gloː] ['gwa.rʃər glaw] : [***goarec an glau*** 1499] n.f. ; Arc-en-ciel

**Gwar(e)g-ar-glaw deus an aba(r)dahez aret an dour** : Arc-en-ciel du soir arrête l'eau *(Kleden)*

- **Gwareg-ar-glô deus ar beure / Êt d'ho tevezh (e)vel bemde** : Arc-en-ciel du matin, allez à votre journée comme tous les jours *(Lokarn)*
- **Gwar(e)g-ar-glaw deus ar mitin / Digass dour d'ar vel(in)** : Arc-en-ciel du matin amène l'eau au moulin *(Kleden)*
- **Pa vé gwelet gwareg-ar-glô etre unneg eur ha kreis-te a vé braw an amzer goude-se** : Quand on voit l'arc-en-ciel entre onze heures et midi le temps est beau après ça *(Plouïe)*

**GWAREG-AR-GLÔ-BEUS** ['gwɑːrəg ar glo 'bøz] : n.f. ; Arc-en-ciel après une pluie diluvienne

- **Gwareg-ar-glô-beus d'an abard'hê-noñs, glô bras, gurun ha luc'hed d'an tor-noñs** : Arc-en-ciel après une pluie diluvienne tard dans la soirée, grosse pluie, tonnerre et éclairs le lendemain *(An Uhelgoat)*

**GWAREMM / GWEREMM** ['gwɑːrɛm] ['gwɛːrɛm] : [***gouarem*** 1633] n.f. (pl. **-ou** [gwa'rɛmu] / **gwarimmeier** [gwari'mɛjər]) ; Garenne / Terrain en friche

**Gwech-all gozh alïessoc'h vïent ba'r gwaremmou** : Dans l'ancien temps elles étaient le plus souvent dans les garennes (les vaches) *(Plouïe)* ; **'Vel an dou(a)r zo ba'n nec'h ahe gi-s(e) ba'r weremm-dou(a)r da zond amañ** : Comme la terre qui est en haut là comme ça dans la garenne pour venir ici *(Speied)* ; **D'ar mar(e)-se lod lakè lann ba ur war(e)mm pe un dra menneg 'vid rekuperiñ ar greun** : À cette époque, certains mettaient de l'ajonc dans une garenne ou autres pour récupérer les graines *(Kleden)* ; **Marrad, an dra-he oa diskroc'henañ an douar an tanôañ vije gallet (e)vid hadañ segal ha gwinizh-tu ba'r gwaremmou da-houde** : Écobuer, c'était écorcher la terre le plus finement que l'on pouvait pour ensuite semer du seigle et du sarrasin dans les garennes *(An Uhelgoat)* ;

**Douar displen ba'r gwaremmou** : De la terre irrégulière dans les garennes *(An Uhelgoat)* ; **Me zo bet troc'h ur garg lann dé reiñ d'ar c'herseg, dé bil lann d'ar c'herseg ba'r waremm vras ba'n traoñ ba du-s(e)** : Je suis allé couper un chargement d'ajonc pour donner aux chevaux, de concasser l'ajonc pour les chevaux dans la grande garenne en bas chez toi *(Kleden)* ; **Hag ba kêr lec'h oan-me ganet oa ur wazh hag passeal ba lost ur waremm oa ha ene oa hesk !** : Et au village où je suis né il y avait un ruisseau passant au fond de la garenne, il y avait là de la laîche ! *(Ponvel)*

**GWAREMMAD** [gwa'rɛməd-t] : [***goaremyat*** 1766] n.f. (pl. **gwaremmajou** [gwarɛ'mɑːʒu]) ; Garenne (pleine) de

**Nann, ur parkad-lann, ur waremmad-lann** : Non, un champ d'ajonc, une garenne d'ajonc *(Kleden)*

**GWARENN-AR-GLÔ** ['gwɑːrən ar gloː] : n.f. ; Arc-en-ciel

**Sellet mad pé welefet gwarenn-ar-glô ha' hallefet lared po gwelet Paol-gozh 'h ober e droiou** : Regardez bien lorsque vous verrez l'arc-en-ciel et vous pourrez dire que vous avez vu ce vieux Paul (diable) faire ses tours *(Poullaouen)*

**GWAS** [gwɑːz-s] : [***guas*** 1426] n.m. (pl. **-ed** ['gwɑːzəd-t]) : Homme / Mari / **GWASS** ['gwas] : n.m. (pl. **gwarsed** ['gwarzəd-t]) ; Sacré gars / Costaud

**Oh, lare he gwas dèi** : Oh, lui dit son mari *(Berrien)* ; **Koulz d'ur plac'h (e)vel d'ur gwas** : Aussi bien d'une femme que d'un homme *(Plouïe)* ; **He gwas so marw trist a-walc'h** : Son mari est mort assez tristement *(Kolloreg)* ; **Kabestet é-hi gad ur gwas** : Un homme lui a mis le grappin dessus (elle est enceinte) *(Plouïe)* ; **Hezh zo ur gwass !** : C'est un sacré gars ! *(Skrigneg)* ; **Hag ar gwas lar d'i wreg** : Et le mari dit à sa femme *(Plouïe)* ; **Eh, ma negn ur gwas ar mo(d)-se !** : Eh, si elles ont un mari comme ça ! *(Skrigneg)* ; **Neus ket soñj deuh hi gwas mod e-bed** : Elle ne se rappelle plus du tout de son mari *(Plouïe)* ; **Hezh so ur gwass !** : C'est un costaud *(Kergrist)* ; **An dra-he zepande ma oa dow pe dri a wass** : Ça dépendait s'il y avait deux ou trois gars *(Berrien)* ; **Yann oa ur gwass ! Hag ur paot(r) soub(l) !** : Yann était un costaud ! Et un gars souple *(Kergrist)* ; **D'ar merc'hed ha d'o gwas** : Aux femmes et à leur mari *(Plonee)* ; **Ma vis(e) dow was 'troiñ 'nèi, an dra-s(e) yê abominabl !** : Si deux hommes la faisaient tourner (la batteuse), ça marchait superbement ! *(Laz)* ; **Oh, ma gwas na gwel an dra-he war ur lewr ahe** : Oh, mon mari avait vu ça sur un livre là *(Skrigneg)* ; **Ho kwas zo distro d'ar gêr** : Votre mari est de retour à la maison *(Lokmarïa)* ; **Oh ! Hezh zo ur gwass heñ !** : Oh ! Lui c'est un costaud hein ! *(Kleden)* ; **'Benn-neuhe neus ka(v)et ur gwas ha neus bet ur bugel brem(añ) deusountoñ** : Pour-lors elle a trouvé un mari et elle en a eu des enfants *(Skrigneg)* ; **Ar merc'hed amañ na poan kaoud ur gwas ablam vise c'hwezh ar mouded gate** : Les femmes avaient du mal à trouver un mari parce qu'elles avaient l'odeur de la tourbe *(Brennilis)*

- **Ober ur gwas deus *ub.*** : Faire de *qqn.* un homme ; **Ma galles distagañ 'ha(n)on d'ond ahann, me ray ur gwas deuh-ouit !** : Si tu peux me détacher pour partir d'ici, je ferai de toi un homme ! *(Skrigneg)*

**GWASHAAD** [gwa'sɑːd-t] : [***goazhat*** 1499] vb. (p.p. **gwasheet** [gwa'sɛ̀ːd-t]) ; (s') Aggraver / (s') Empirer

**Ha teu da vulumiñ, da washaad, houzoh walc'h** : Et ça commence à s'infecter, à s'aggraver, vous savez bien *(Skrigneg)* ; **Ah gwasheet é ! Komañs(e)t é da jom ba e wele, bremañ n'ay ket pell kin** : Ah ça c'est aggravé ! Il commence à rester au lit, il n'ira plus très loin *(Skrigneg)*

**GWASHAÑ** ['gwasə] : [***goazhaff*** 1557] ad. superlatif ; Pire / Pis

**Ar gwashañ ma vije** : Le pire qu'il y avait *(Plouïe)* ; **Ar re-he é ar gwashañ !** : Ce sont ceux-là les pires ! *(Skrigneg)* ; **Ar c'hein an-heñi vije ar gwashañ toud** : C'est pour le dos que c'était le pire de tout *(Plouïe)* ; **Ya, kaoud joñj doc'houte toud, an dra-s(e) é (a)n-heñi ar gwashañ toud !** : Oui, s'en rappeler de tous, c'est ça le pire de tout ! *(Kleden)* ; **Ar gwashañ tra zo (war an douar / ba'r bed) é c'hoa(r)i ur plac'h gad ur lost koueet** : La pire chose qui soit (sur Terre / au monde) est de se taper une femme et d'être en panne *(Plouïe)*

**GWASHOC'H / GWASHAC'H** ['gwasɔx-h] ['gwasax-h] : [***goazoch*** XVI[e]] ad. comp. ; Pire

**Gwashoc'h c'hoazh ?** : Encore pire ? *(Plouïe)* ; **Ba'n tïer c'hoazh é gwashoc'h choazh !** : Dans les maisons c'est encore pire ! *(Plouïe)* ; **Ah beñ hent Trinivel oa gwashoc'h (e)vi(d) hini Toul-ar-Groaz !** : Ah ben la route de Trinivel est pire que celle de Toul-ar-Groaz ! *(Skrigneg)* ; **Ar re-gozh, wichou vé gwashoc'h c'hoazh !** : C'est parfois encore pire quand ce sont des vieux ! *(Skrigneg)* ; **Gwashoc'h 'vid biskoazh** : Pire que jamais *(Poullaouen)* ; **Ya, matresse nagn gwraet gwashoc'h 'vitoñ, med pé vé ket gouïet, houzoh walc'h, sè...** : Oui, peut-être avaient-ils fait pire que lui, mais lorsqu'on ne sait pas, vous savez bien, tiens... *(Skrigneg)*

- **Gwashoc'h evid n'ounn ket petra** : Pire que je ne sais quoi ; **Ha ur grilhed a glêi kano p(a) (v)o braw an amzer ahe gis-se pé vé poent ar besketêrezh ahe gis-se, ba-lem n'o ket (a) demz glêi ar re-he ahe gis-se 'kano gwashoc'h 'vid n'ounn ket pet(r)a ! Ha lem (v)o temz, na glêi ket 'nê, nann !** : Et tu entendras des grillons chanter lorsque le temps sera beau là au moment de la pêche, là où il n'y aura pas d'engrais, tu les entendras chanter pire que je ne sais quoi ! Et là où il y aura de l'engrais, tu ne les entendras pas, non ! *(Skrigneg)*

**GWASKADENN** [gwas'kɑːdən] : [***gwascaden*** 1716] n.f. (pl. **-ou** [gwaska'dɛnu]) ; Motte (de fruits pressés)

**Ah(e) vé drailhet ar waskadenn ah(e) gis-s(e)** : Là on hachait la motte de pommes pressées comme ça *(Laz)* ; **'Vid reiñ plass daoñ dé waskañ an avalou, ur waskadenn vise gwraet deusouti** : Pour lui faire de la place pour presser les pommes, on appelait ça une motte *(Kareis)*

**GWASKAÑ** ['gwaskə] : [***goascaff*** 1464] vb. ; Presser / Oppresser

**Gwasket oain** : J'étais oppressée *(Plouïe)* ; **Ya hag pa vijer 'waskañ 'naoñ neuh(e), trankil-trankil** : Oui et alors lorsqu'on la pressait, tout tranquillement *(Skrigneg)* ; **Eürusamant vé ket emm (ne)med da waskañ war ar bouton** : Heureusement qu'il n'y a plus besoin que de presser sur le bouton *(Skrigneg)* ; **Deuh ar bordou waske ket kement 'vel a ree ba-kreis an dorchenn** : Au niveau des bords ça ne pressait pas autant que ça le faisait au centre de la motte *(Skrigneg)* ; **Pé waskes war patates fouesk neuhe teu (e)vel dour deusoute** : Lorsque que tu presses sur des patates mollasses il en sort comme de l'eau *(Plouïe)* ; **Teir gwech war e lign-kein ha 'kreis-toud ! Gwasket gis-se gan e ves !** : Trois fois sur sa colonne vertébrale et d'un coup ! Il pressa ainsi avec son doigt ! *(Ar Fouillez)* ; **Ha vije friket ar blantenn da lakad takennou neuhe barzh da skou(a)rn, pa hije poan-skou(a)rn, vije gwasket war'nèi** : Et on écrasait la plante pour alors mettre des gouttes dans ton oreille, lorsque tu avais un mal d'oreille, on la pressait *(Skrigneg)* ; **Hezh so da waskañ ar plous pa vé dornet da lak anè-gn in botou ! Amañ 'n-hin(i) (e)maint, houzoh walc'h, war 'r leur** : Il sert à presser la paille lorsqu'on fait le battage pour les mettre en bottes ! Elles sont ici, vous savez bien, sur le l'aire *(Skrigneg)*

- **Gwaskañ an dilhad** : Essorer le linge ; **Gwask' un tamm bihen neu'n ha hadpassêt ba'n dour** : On essorait alors un tout petit peu et on repassait dans l'eau *(Kareis)*
- **Gwaskañ ar bern** : Tasser / Ensiler le maïs *(Poullaouen)*
- **Gwaskañ a-ziwar *udb.* da zond d'an traoñ** : Presser sur *qqchose* pour le faire descendre ; **Hag da zigentañ reès ga da zorn hag a gassès 'nèi d'an nec'h hag a waskès 'ziwarnoñ da zond d'an traoñ** : Et au départ tu faisais à la main et tu l'amenais vers le haut et tu pressais dessus pour le faire descendre *(Skrigneg)*
- **Gwaskañ war ar c'holier** : Être franc du collier (cheval) ; **Ur chô houp, houp toud ! Heñ na waske ket war ar c'holier !** : Un cheval qui n'avançait pas, qui n'avançait pas du tout ! Il n'était pas franc du collier ! *(Poullaouen)*
- **Tregeriad Lost-Pik / Pé vé gwasket war i gov a ra wik !** : Trégorrois en queue de pie / Lorsqu'on presse sur son ventre ça fait couic ! *(Skrigneg)*

**GWASKED** ['gwaskəd-t] : [vx. br. ***goascot*** ; ***goasquet*** 1650] n.m. ; Endroit abrité (du vent) / & ad. Abrité (-e) du vent

✗ *syn.* : ***disklô, kleder, kledourenn***

◆ Abrité du vent ; **Ma mïe bet stoc'het am(añ) ha neuh(e) vïe bet gwasketac'h 'n tamm** : Si j'avais bouché ici, ça aurait alors été un peu plus à l'abri du vent *(Laz)* ; **Ha surtoud oa ba'h ar c'hreis deuh ar c'hrow, ene vije gwasked daoñ** : Et surtout au milieu de la crèche, là il était abrité du vent *(Skrigneg)*

◆ Endroit abrité (du vent) ; **Ba'r gwasked (e)ma** : Il est à l'abri de vent *(Plouïe)* ; **Pudur ur momed a oa, me leske 'nê in libert(e) un tamm, sete houzh 'h ee da zoiñ ba'h ar gwasked** : Puisqu'il y avait une période, je les laissais un peu en liberté, elles allaient donc pondre à l'abri du vent *(Skrigneg)*

**GWASKEDAÑ / GWASKEDIÑ** [gwas'ke:də] [gwas'ke:di] : [***goasquedaff*** 1650] vb. (mut. **gw > w** prononcé **w**) ; S'abriter / Se mettre à l'abri / Calfeutrer (cf. **DISKLÔIÑ**)

**Gwaskedet é** : Il s'est abrité *(Plouïe)* ; **Aet é da waskedañ** [was'ke:də] : Il est parti se mettre à l'abri *(Plouïe)* ; **Me 'h a da waskediñ ar c'hrow hag ar loch** : Je vais calfeutrer la crèche et la cabane *(Skrigneg)* ; **Gwaskediñ, pa 'h eemp da stouvañ war ar loned ba'h ar c'hreier deuh ar gooñ p(a) vije yin** : Calfeutrer, lorsque nous allions boucher les crèches des animaux l'hiver lorsqu'il faisait froid *(Skrigneg)*

**GWASTELL** ['gwastəl] : [***goastell*** 1499] coll. (sing. **-enn** [gwas'tɛlən] sing. pl. **-ennou** [gwastɛ'lɛnu]) ; Galettes épaisses

**Me(d) ar wastellenn a oa tew mo(d)-se ahe gis-se** : Mais la grosse était épaisse comme ça *(Skrigneg)* ; **Pé vije echu d'o(be)r krampouzh, wechou vije gwraet ur wastellenn** : Lorsque c'était terminé de faire des crêpes, on faisait parfois une grosse galette (aux pommes) *(Skrigneg)* ; **Pier a ree gwastell, ar re-he oa mad ha vise krampouzh tew oa, me meus gwelet mamm 'h ober gwastell** : Pierre faisait des galettes, elles étaient bonnes c'était de grosses crêpes, j'ai vu ma mère faire des galettes *(Motre)* ; **Ya ga jistr douss med me meus gwelet ober ur gwastell, mamm meus bet gwelet 'h o(be)r krampouzh tew c'hoazh** : Oui j'ai vu faire des galettes avec du cidre doux, j'ai vu maman faisant encore de grosses crêpes *(Motre)* ; **Ba'r bourk, a-wechou vise gwraet gwastell** : Au bourg, on faisait parfois des galettes *(Motre)*

- **Gwastellenn-avalou** : Grosses galettes aux pommes (deux grosses galettes avec des pommes au milieu) ; **Ur wastellenn-avalou ! Heus ket bet debet gwich e-bed ?** : Une grosse galette aux pommes ! Tu n'as jamais mangé ça ? *(Skrigneg)* ; **Gwich-all vije gwraet gwastell hag a vije tew, pé vije gwraet 'n toas a vije lesket tew a-walc'h hag a vije astennet war ar billig neuhe 'velt ur grampouênn, war an dra-he vije laket avalou troc'het in rond ahe partoud ha hadlaket neuhe war o gourr(e) c'hoazh ur wastellenn-all da gu an avalou** : Autrefois on faisait de grosses galettes, lorsqu'on faisait la pâte on la faisait assez épaisse et on l'étalait alors sur la billig comme une crêpe, dessus on mettait là des pommes coupées en rond partout et on remettait alors par-dessus une autre grosse galette pour cacher les pommes *(Skrigneg)*

**GWAZH** [gwɑ:z] : [vx. br. ***guohethe*** ; ***goas*** XVI[e]] ad. ; Pire / Pis

- **Gwazh a-se dit !** : Tant pis pour toi ! *(Poullaouen)* (cf. **TAMPIR**)
- **Ken gwazh evel** : Aussi grave (-e) que ; **Ar *piqûre* n'é ket tre kern gwazh 'vel ar merien-ru, me(d) jen(ant) walc'h eint** : La piqûre n'est pas tout à fait aussi grave que (celle) des fourmis rouges, mais elles sont assez gênantes *(Laz)*

**GWAZH / GWÉZH** [gwɑ:z] [gwe:z] : [***goaz*** 1499] n.f. (pl. **gwach(i)ou** ['gwaʃ(j)u] **gwajou** ['gwɑ:ʒu] **gwéchou** ['gweʃu] & pl. indéf. **gwajeier** [gwa'ʒɛjɛr]) (mut. **gw > w** prononcé **w**) ; Rigole / Ruisseau

✗ *m. comp.* : ***troc'héres-gwajou***

**Riñsañ ar wazh !** : Vider le ruisseau ! *(Skrigneg)* ; **Ar wazh zo stanket** : Le ruisseau est bouché *(Berrien)* ; **Ah ya, dourennet vïent, gwraet gwajou dê** : Ah oui, ils étaient irrigués, on leur faisait des ruisseaux *(Kareis)* ; **Amañ d'an traoñ oa ur wazh vihen goude** : Ici en contrebas, il y avait après un petit ruisseau *(Skrigneg)* ; **Deuh ar rinier vije gwraet ur wazh vras d'an dour d'ond** : On faisait un grand ruisseau de la rivière pour que l'eau vienne *(Skrigneg)* ; **Red vise kaou(d) ur wazh da zigass dour d'ar prad hañ !** : Il fallait avoir un ruisseau pour amener l'eau au pré hein ! *(Kareis)* ; **'Vel un heskenn meh-mod, me(d) ba'n douar, ur leñwn d'o(be)r gwachou** : Pareil qu'une scie, mais dans la terre, une lame pour faire des rigoles (hache à pré) *(Kergloff)* ; **Ar c'hached oa c'hoazh 'vidoc'h pass 'n-im hwlebiñ ba'r wézh, pé vïe gwraet ur vervadenn** : Il y avait encore la caisse pour que tu ne te mouilles pas dans le ruisseau, lorsqu'on faisait une lessive *(Laz)* ; **Ene pa oa ur wazh, gwech-ell a vise red laka(d) dour war ar prajeier ha toud an treou** : Il y avait là un ruisseau, autrefois il fallait mettre l'eau dans les prés et tout *(Ponvel)* ; **Meus ket joñj kin pe-sort hano na an dra-he, me(d) vise gwraet ar gwajou ga'n dra-he** : Je ne me rappelle plus quel nom ça avait, mais on faisait des rigoles avec ça *(Kergloff)* ; **Ba an traoñ oa ur wazh ha matre'n vis(e) bet ploñjet ba'n dour ha vis(e) bet marw un' menneket** : En bas il y avait un ruisseau et peut-être qu'ils auraient plongé dans l'eau et qu'un serait mort *(Kleden)* ; **Ene n'eus gwazh e-bed kin** : Il n'y a plus de ruisseau *(Ponvel)* ; **Petra neus gwraet heñw (ne)med stank ar wazh, eh ya paotr !** : Qu'a-t-il fait si ce n'est obstruer le ruisseau, eh oui gars ! *(Ponvel)* ; **Hag evet dour deuh ar wazh c'hoazh ! N'oa ket bet ampoesonet !** : Et on buvait encore l'eau du ruisseau ! Elle n'avait pas été empoisonnée *(Plonee)* ; **Gwajou vise gwraet, pass gwal don, an dra-s(e) zepand deus ar mod vis(e) war an douar !** : On faisait des ruisseaux, pas très profonds, ça dépend comment c'était sur le sol ! *(Kareis)* ; **Dileuñiet, ya, an dra-s(e) oa pé zebordè an dour pet(r)a ! Pé zebordè ar wazh pet(r)a !** : « Dileuñiet », oui, c'était lorsque l'eau débordait quoi ! Lorsque le ruisseau débordait quoi ! *(Kareis)* ; **Ahe vije gwraet gwajou bihen neuhe (e)vid lakad dour war ar prajou dram da gaoud yeot a-bred da roiñ d'ar loned** : Là on faisait alors des petits ruisseaux pour mettre l'eau sur les prés afin d'avoir tôt de l'herbe à donner aux bêtes *(Plouïe)* ; **Ha lod a ree ur wazh blam dê da gaoud an amann** : Et certains faisaient un ruisseau afin d'avoir le beurre *(Skrigneg)* ; **Plant(et) hezh ba ho meñchou, c'hwi evo ur banne dour ba'r wazh deus an traoñ pé a'h eet da gass ar saout, maes** : Fourre-le dans tes manches, tu boiras un coup de flotte au ruisseau d'en bas quand tu mèneras les vaches dehors *(Plonee)* ; **Mond a ri (a-)blom da dreujiñ ar wazh** : Tu iras tout droit pour traverser le ruisseau *(Poullaouen)* ; **Bord ar wazh vïe gwraet c'hoarïellou da lakad ur rod da droiñ ha beb-sort traou toud ha nin oa ket daw domp mond da brenañ !** : On faisait des jouets au bord du ruisseau pour tourner une roue et toute sorte de chose, c'était pas nécessaire pour nous d'aller acheter ! *(Plonee)* ; **Me(d) ahe gis-s(e) neuhe vïe gwraet gwéchou ha vïe laket dour da redeg war toud ar prajeier bram d'ar yeot dé bouss(añ) founnissac'h** : Mais alors là on faisait des ruisseaux et on faisait couler l'eau sur tous les prés afin que l'herbe pousse plus vite *(Sant-Wazheg)* ; **Ha goude-se ne(u)'n, pé vise gwraet ar wazh 'ta ! Da gemer(ed) an dour, beb ar mar(e) reeh machinou mo(d)-s(e) d'an dour d'ond-maes hag an dra-se hwlebè toud ar re oa war ar prad, ah ! Ase oa traou da droc'hiñ !** : Et alors ensuite, lorsque le ruisseau était donc fait ! Pour prendre l'eau, de temps à autres vous faisiez des machins comme ça pour que l'eau sorte et ça mouillait tous ceux qui étaient sur le pré, ah ! Là y avait des trucs à trancher ! *(Kareis)* ; **'H o(be)r gwajou ba'r prajou dé lakad dour d'ond warne dé gaoud yeot ba mis c'hwevrer hag vis(e) troc'het ar yeot ga'r valc'h da zigass(e)d d'ar yêr dé reiñ d'ar saout ha dé lakad ba-tous(k) ar lann, dé bilad lann d'ar c'herseg !** : Et faire des ruisseaux dans les prés pour venir l'eau pour avoir de l'herbe en février et on coupait l'herbe à la faux pour apporter à la maison pour donner aux vaches et pour mettre parmi l'ajonc, pour broyer l'ajonc pour les chevaux ! *(Kergloff)*

- **Ober ur wazh** : Creuser un ruisseau ; **Gwraet vise ur wazh brassoc'h un tammig ha war honnezh vïe gwraet tammou gwachou bihen c'hoazh drame da doud ar prad da ve gwlebet** : On creusait un ruisseau un tout petit peu plus grand et on lui faisait des petits ruisseaux (de dérivation) pour que tout le pré soit humide *(Plouïe)*
- **Gwazh-don** : Ruisseau profond avec dérivations qui sert à drainer l'eau du champ, si la dénivellation est faible (profondeur ~80 cm) ; **Evid dizouriñ douar gwléb vé red ober gwachiou-don** : Pour drainer la terre humide, il faut creuser des ruisseaux profonds avec dérivations *(Plouïe)*
- **Riñsadur-gwazh** : Curage de ruisseau (résultat du curage) ; **Oh nann, c'hwi stouvè (a)nê ga un dra m(e)nneket ha' lakè riñsadur-gwazh deus lec'h-ell barzh hag an dour 'h ee...** : Oh non, vous les bouchiez à l'aide de quelque chose et y mettiez du curage de ruisseau d'ailleurs et l'eau avançait... *(Kareis)*
- **Troc'hañ ar gwajeier** : Rigoler un (/des) pré(s) (m-à-m. couper les rigoles) ; **Un heskenn da droc'h ar gwajeier** : Une hache (à pré) pour rigoler les prés *(Kergloff)*

**GWAZH-DOUR / GWACHAD-DOUR** ['gwaz'du:r] ['gwaʃə'du:r] : [***goacdour*** 1464] n.f. (pl. **gwachou-dour** ['gwaʃu'du:r]) ; Ruisseau

**Hag a oa ur prad ba-lec'h oa dour, ur wachad-dour** : Et il y avait un pré dans lequel il y avait de l'eau, un ruisseau *(Plonee)* ; **Pep-heñi na un tamm lïorzh dru ha pep-heñi na e zevezh da lak an dour ha da lesken ar wazh-dour d'ond war e machin** : Chacun avait un bout de courtil fertile et chacun avait sa journée pour mettre l'eau et laisser le ruisseau venir sur son machin *(Berrien)*

**GWAZHEG** [gwɑ:zɛg-k] : [***goahêc*** 1744] n.f. ; Marécage / & ad. ; Marécageux (-se)

- **Poultrenn mis-mae / Gwazheg mis-eost** : Temps trop sec en mai / Temps pluvieux en août (mot à mot : Poussière du mois de mai / Marécage du mois d'août) *(An Uhelgoat)*

**GWAZHÉRES / GWACHÉRES** [gwa'(z/)ʃe.rz-s] : n.f. ; Trancheuse de ruisseau (outillage)

✗ *syn.* : ***troc'héres-gwajou***

**Ga'r wachér's vise gwraet ar gwachou** : On faisait les ruisseaux à l'aide de la trancheuse *(Brennilis)*

**GWAZHIAD / GWACHAD** ['gwazjəd-t] ['gwaʃəd-t] : [***goazad*** 1903] n.f. ; Ruisseau de (cf. **gwazh-dour**)

**GWAZHÏENN** [gwa'ziːən] [gwa'iːn] : [coll. ***goazy*** 1557] n.f. (pl. **gwazhïou** [gwa'ziw]) ; Veine

**Gwazhïenn ar laezh** : La veine du lait *(Laz)* ; **Dourwad ! 'Benn-neuhe ur wa'ïenn benneg zo grevet** : Sérosité ! Pour-lors il y a une veine quelconque qui est crevée *(Laz)* ; **Tàè ket 'n eubeul, kar re gross oa-heñw, med pouss(et) na-hi, hardi ! Hardi ! Eh beñ sert(e)namant na-hè pet(et) ar gwazhïou ba'n tu di-barzh** : Le poulain ne venait pas, car il était trop gros, mais elle avait poussé, extrêmement ! Extrêmement ! Eh bien elle avait certainement pété les veines à l'intérieur *(Kleden)*

**GWAZHIÑ / GWACHIÑ** ['gwɑːzə] ['gwaʃ(ə/i)] : [***gouazia*** 1872] vb. ; Creuser un (/des) ruisseau (-x) / Refaire le lit d'un (/de) ruisseau (-x)

◆ Creuser un (/des) ruisseau (-x) ; **Ah ya ! D'o(be)r ur wazh 'è 'lem a oa ket, beñ « me zo 'hond da wachiñ »** : Ah oui ! Pour faire aussi un ruisseau là où il n'y en a pas, ben « je vais creuser des ruisseaux » *(Skrigneg)* ; **Wachiñ ar prajou vije gwraet 'vid douràñ 'nê, pegur d'ar mare-se na oa ket temz** : On creusait des ruisseaux dans les prés pour les irriguer puisqu'il n'y avait d'engrais à cette époque *(Plouïe)*

◆ Refaire le lit d'un (/de) ruisseau (-x) ; **Da b(e)-le(c'h) é e(rr)i ar baotred fenoñs ? – Oh ! Aet eint da wachiñ !** : Où sont arrivés les garçons aujourd'hui ? – Oh ! Ils sont partis refaire le lit des ruisseaux ! *(Skrigneg)*

**GWE** [gweː] [gɥeː] [ɟɥeː] [gwèj] : [***guez*** 1499] coll. (sing. **-enn** ['gweːen] **gwênn** [gwɛn] [ɟɥɛn] **ur w-** [ɔr'vèn] [ɔr'veːən] sing. pl. **-ennou** [gwe'ɛnu] **gwênnou** ['gwɛ̀nu] ['ɟɥɛ̀nu] **gwênneched** [gwɛ'neʃəd-t]) ; (des) Arbres

**Hag a grignè ar gwe ?** : Et qui rongeait les arbres ? *(Kareis)* ; **Toud ar gwe zo bet pilet** : On a abattu tous les arbres *(Plouïe)* ; **Holala ! (E)ma ar mae ba'r gwe deja 'ha !** : Holala ! Les chatons sont déjà dans les arbres ma foi ! *(Kleden)* ; **Ar raou neu'n, un dra oa 'vid trañsportañ gwe** [gɥeː] **ga'n dieoul !** : La grosse chaîne donc, une chose pour transporter des arbres munis d'un diable ! *(Speied)* ; **Benn teue an nev-amzer, benn teue deliou ba'r gwe en-dro** : Quand venait le printemps, quand les arbres retrouvaient leurs feuilles *(Landelo)* ; **Hag an dow Vreton da bila(d) gwe d'o(be)r ur mell bern koat** : Et le deux Bretons abattirent des arbres pour faire un énorme tas *(Kleden)* ; **Poent é diskar ar gwênneched-se** : Il est temps d'abattre ces arbres-là *(Kallag)* ; **Ahe zo gwenan ha' (e)maint à froñal ahe war ar wênn !** : Il y a là des abeilles et elles sont là à bourdonner dans l'abeille *(Skrigneg)* ; **Tapet a vije ar c'hwil-derw deuh ar wênn, pugur ar reñ-he vije war ar gwe** : On attrapait le hanneton de l'arbre, puisqu'ils étaient sur les arbres *(Skrigneg)* ; **Beñ sur a-walc'h oa-hañw uvel mat benn mond dreist ar gwe kement-se** : Ben il devait sûrement être très haut avant d'aller tant que ça par-dessus les arbres *(Landelo)* ; **Sparfellet ar gwe amañ** : Les arbres ont ici une belle ramure *(Plouïe)* ; **An dra-he zo (e)vid tap ar brankou deuh an nec'h deuh ar gwe, da zivrank(añ) ar gwe** : Ça c'est pour attraper les branches du haut des arbres, pour ébrancher les arbres *(Berrien)* ; **Aet é-heñw da-beked skalf ar wênn** : Il a grimpé jusqu'à l'enfourchure de l'arbre *(Plouïe)* ; **Ar vrassañ gwênn** : Le plus grand arbre *(An Uhelgoat)* ; **Ha tud oè war bord hent Rostrenn a oa red dê boud laket o divrec'h en-dro d'ar gwe** [ɟɥeː] **da (e)n-om delc'hen** : Et les gens qui étaient sur le bord de la route de Rostrenen devaient mettre leurs bras autour des arbres pour se tenir *(Kergrist)* ; **Ken oa koueet deliou ar gwe ga'r grijil** : Au point que les feuilles étaient tombées par la grêle *(Poullaouen)* ; **Deut é añves deliou ar gwe war ar park** : Les feuilles de l'arbre mordent sur le champ *(Plouïe)* ; **Stribilhonou deus ar gwe** : Stalactites aux arbres *(Plouïe)* ; **Med hemañ na diskourret ar wênn (e)n-ur hond d'an nec'h** : Mais il avait ébranché l'arbre en montant *(Poullaouen)* ; **Ga'r lapouss(e)d vegn debet, un' oa ba'r wênn ha' oa debet deuzhtu, un hanter 'naoñ ba'r wênn** : Elles sont mangées par les oiseaux, il y en avait une dans l'arbre qu'elle était mangée de suite, une moitié dans l'arbre *(Poullaouen)* ; **Vient ket 'pil ar gwe, (ne)me(d) ar bodou ! Ha oa ket droad d'ober (ne)med ur wech beb naw bla** : Ils n'abattaient pas les arbres, seulement les branches ! Et il n'y avait le droit qu'une fois tous les neufs ans *(Sant-Wazheg)* ; **Un' deus ma bugal(e), an heñi koshañ deusoute, oa koueet deus ur wênn ahe his-se, meus choñj oa-ñw aet da dap kignes ha oa koueet ha na gl(o)aset toud e skoa, toud toud** : Un de mes enfants, l'aîné, était tombé d'un arbre là-même, je me rappelle qu'il était allé prendre des cerises et il tomba et se blessa toute l'épaule, complètement *(Plouïe)* ; **Un tamm deuh ar wênn vise laket d'o(be)r ar pigoss ha vise drailhet ar c'hoat-briñsou** : Un morceau de l'arbre était employé pour faire le billot et on hachait la ramille *(Duod)* ; **Ha un harpon oa da ziskar ar gwe** : Et il y avait une scie passe-partout pour abattre les arbres *(Duod)* ; **Disklochet meur a wênn ga'n avelaj** : De nombreux arbres déboîtés par le grand vent *(Poullaouen)* ; **Ma pa ket hañi e-bed, c'hwi tày dé gerc'h(ad) un taol-gwen(an) 'benn 'h ee-heñw ba beg ar wênn ha rekuperiñ 'naoñ ha kass 'naoñ ganoc'h** : Si tu n'en avais aucun, tu venais chercher un essaim d'abeilles avant qu'il aille au sommet d'un arbre et le récupérer et l'emporter *(Kleden)* ; **Kletoc'h vé ga'r gwe memes-tra** : C'est quand-même plus abrité avec les arbres *(Poullaouen)* ; **Oh pass ! Gwe oa ket war 'r men(e) ha hè ba'r prazeier, ba'r parkeier oa tammou gwe, yè tammou traou, traou nitra, traou kargoch(e)d ha-toud ah(e)...** : Oh non ! Il n'y avait pas d'arbres sur la montagne, ils étaient dans les prés, il y avait quelques arbres dans les champs, oui quelques trucs, des trucs de rien, des trucs biscornus et tout ! *(Laz)* ; **An dra-s(e) zepand pe-sort mod oa ar wênn, me(d) boñ ma oa-i ur wênn vat pa koat-labour barzh memes-tra prop** : Ça dépend comment est l'arbre, mais bon si c'était un bon arbre, tu avais quand-même du bois d'œuvre propre *(Kleden)* ; **Matrehe (me)mes-tra ma gwraet seizh pe eizh la ga'n harpon ha sklichañ ar gwe ga'r c'heseg neuhe d'ar poent-se, ga pe(va)r geseg !** : J'avais peut-être quand-même utilisé la scie passe-partout sept ou huit ans et alors fait traîner les arbres par les chevaux à cette époque, par quatre chevaux ! *(An Uhelgoat)*

➢ **Beg ar gwe** : La cime des arbres ; **Heñw bassee e zorn war beg ar gwe** : Il passait sa main sur la cime des arbres *(Landelo)*

➢ **Chelp troc'hañ-gwe** : Serpette ; **Hemañ zo ur chelp (e)vid troc'h ar gwe** : C'est une serpette *(Berrien)*

**GWE-AVALOU** [gwea'vɑːlu] : [***güez avalou*** 1732] coll. (sing. **gweenn-avalou** ['gweːen'avɑːlu] **gwênn-avalou** [gwɛna'vɑːlu] sing. pl. **gwênnou-avalou** [gwɛnua'vɑːlu]) (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; (des) Pommiers

**Dister ar wênn-avalou** : Le pommier est rabougri *(Plouïe)* ; **Ur wênn-avalou douss-eost** : Un pommier de pommes douces d'été *(An Uhelgoat)* ; **Ene oa gwe-avalou** : Il y avait là des pommiers *(Plouïe)* ; **Diwall 'h ey ar saout dindan ar wênn-avalou da zespun avalou** : Attention à ce que les vaches n'aillent pas sous le pommier ramasser des pommes *(Skrigneg)*

➢ **Avalou zo diga'r wênn** : L'arbre donne des pommes ; **Ya, me(d) an di-all oa ur bern avalou oa aw, pemp pe c'hwec'h digan ar wênn hag so e(rr)o aw dija ! Ha fenoñs on aet da wel : Heñi e-bed kin !** : Oui, mais l'autre jour il y avait énormément de pommes qui étaient mûres, l'arbre en donnant cinq ou six qui sont déjà mûres ! Et aujourd'hui je suis allé voir : Plus aucune ! *(Poullaouen)*

**GWE-DERW** [gwe'dɛrw] : [***guez dero*** 1878] coll. (sing. **gweenn-derw** ['gwe:en'dɛrw] **gwênn-derw** [gwɛn'dɛrw] (mut. **gw > w** prononcé **v**)) ; (des) Chênes

✗ *cf.* : ***derw***

**Pa vent tapet ahe ha vent 'zribilh deuh ur wênn-derw ah(e)** : Lorsqu'elles sont prises là et qu'elles sont suspendues là à un chêne *(Skrigneg)* ; **Koat-delc'h é kar'n ar wênn, surtoud ba'r wênn-derw ha ga hezh vé gwraet meurb** : Du bois dur, c'est le cœur de l'arbre, surtout dans le chêne et on en fait des meubles *(Kleden)* ; **Ha 'h ee-hè ba toud an gwe-derw kreus, ba-lec'h vis(e) ur greusenn vis(e) un taol-gwen(an)** : Et elles allaient toutes dans un chêne creux, là où il y avait une cavité il y avait un essaim d'abeille *(Kleden)* ; **Seto vis(e) ket bet deuet dé joñj d'ur peisant d'ond d'o(be)r un dra menneket ar mo(d)-s(e) ga koat-gwenn deus ur wênn-derw** : Il ne serait donc pas venu à l'esprit d'un paysan d'aller faire quelque chose comme ça avec de l'aubier d'un chêne *(Kleden)* ; **Ha vé klêt 'è papred war ar gwe-derw bremañ, pugur bremañ zo boulou ru ba'h ar c'her'n hag emaint war ar re-he !** : Et on entend toujours aussi sur les chênes, puisqu'il y a maintenant des boules rouges dans le houx et elles (les abeilles) sont dessus ! *(Skrigneg)* ; **Ha c'hoazh vïe ket ka(v)et, an (dr)a-he vïe grilhet hei hag mes deus ar gwe-derw vïe despunet 'e d'o(be)r un espess chikore pe n'ounn ket pet(r)a !** : Et encore on n'en trouvait pas, on grillait de l'orge et des glands de chênes qu'on ramassait également pour faire une espèce de chicorée ou je ne sais quoi ! *(Plonee)*

**GWE-FOW** [gwe'fo:] : [***guez fao*** 1869] coll. (sing. **gweenn-fo(w)** ['gwe:en'fo:] **gwênn-fo(w)** [gwɛn'fo:] sing. pl. **gwênnou-fo(w)** [gwɛnu'fo:]) (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; (des) Hêtres

✗ *cf.* : ***fïes-fow, fow***

**Amañ (e)ma ar wênn-fo** : Le hêtre se trouve ici *(Plouïe)*

**GWE-IVIN** [gwe'i:vən] : [***guèz ivin*** 1838] coll. (sing. **gweenn-ivin** ['gwe:en'i:vən] **gwênn-ivin** [gwɛn'i:vən] sing. pl. **gwênnou-ivin** [gwɛnu'i:vən) (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; (des) Ifs

**Ar puñs dindan ar wênn-ivin** : Un puits sous l'if *(An Uhelgoat)* ; **Vïe-hègn 'lojañ war 'r wênn-ivin ah(e), da 'r gaoñw oa ha-toud ah(e) !** : Elles logeaient là sur l'if, là c'était l'hiver et tout *(Laz)* ; **Heñw na klêt ba'r vourc'h, pe ma'hat é passeet ar fakteur, la oa ur lou(a)rn istribilh war 'r wênn-ivin ahe gis-s(e) !** : Il avait entendu au bourg, ou le facteur était probablement passé, qu'il y avait un renard suspendu là-même à l'if ! *(Speied)*

**GWE-KIGNES** [gwe'ki:ɲɛz-s] : [***guëz qignez*** 1732] coll. (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; (des) Cerisiers

**Gwech-all amañ, pa oain yowank, oa gwe-kignes partoud** : Ici, quand j'étais jeune il y a avait des cerisiers partout *(Plouïe)* ; **Be oa ur pezh-mell gwênn-kignes, ur wênn-kignes, pechou kignes bras ar mod-se barzh !** : Il y avait un gros cerisier, un cerisier, contenant de grosses cerises comme ça *(Lokmarïa)* ; **Me oa chomet da glask kignes dindan ar wênn, ma ket gwelet ma beuc'h 'hond dreist ar harzh** : J'étais restée chercher des cerises sous l'arbre, je n'avais pas vu ma vache allant par-dessus le taillis *(Lokmarïa)*

**GWE-KISTIN / GWE-KESTIN** [gwe'kistin] [ɟɥe'kesən] : [***güez-qistin*** 1732] coll. (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; (des) Châtaigniers

**Hag ene voa mem mod (e)vel *une allée* gwraet ga gwe-kistin beb tu** : Et là se trouvait comme une allée bordée de châtaigniers *(Plonee)*

**GWE-KIWI** [gwe'kiwi] : coll. (sing. **gwênn-kiwi** [gwɛn'kiwi]) (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; (des) Actinidiers (arbres à kiwi)

**An dra-he zo ur wênn-kiwi ?** : C'est un actinidier ? *(Plouïe)*

**GWE-KRAOÑ / GWE-KRAOÑ-KELVO** [gwe'krɑ̃.w] [gwekrɑ̃w'ke.lo] : [***guëz craouñ*** 1732 ; ***guez craou queluez*** 1633] coll. (sing. **gwênn-kraoñ** [gwɛn'krɑ̃.w] **gwênn-kraoñ-kel(v)o** [gwɛnkrɑ̃.w'ke.lo]) (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; (des) Noisetiers

✗ *cf.* : ***brank-kraoñ***

**(E)ma ar mae ba'r gwe-kelo deja** : Les chatons sont déjà dans les noisetiers *(Kleden)* ; **Peus k(et) emm da gwênn-kraoñ (e-)bed du-h(e) ?** : Tu n'as pas besoin de noisetier chez toi ? *(Laz)* ; **E(rr)o é ar mae ba'r gwe, ba'r gwe kraoñ-kelo, ba'r gwe-faou ha ba'r gwe-derw** : Les chatons sont arrivés dans les arbres, dans les noisetiers, dans les hêtres et dans les chênes *(Kleden)*

**GWE-MELÈSI** [gwe.me'lɛ:zi] : coll. (sing. **gwênn-melèsi** [gwɛ̀nme'lɛ:zi]) (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; (des) Mélèzes

**Ah ! N'é ket ! Ur wênn-melèsi !** : Ah non ! Un mélèze ! *(An Uhelgoat)*

**GWE-PÉR** [gwe'peːr] : [***guëz pèr*** 1732] coll. (sing. **gweenn-bér** ['gweːen'beːr] **gwênn-bér** [gwɛn'beːr] sing. pl. **gwênnou-pér** [gwɛnu'peːr]) (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; (des) Poiriers

**An tad-moualc'h, sañset, a-raog é arri ar goañw, pé oa war beg ar wênn-bér, a gomañse kanañ** : Le merle mâle, avant l'arrivée de l'hiver, chantait paraît-il au sommet d'un poirier *(Mael-Karais)* ; **Taolet e groc'hen, en-istribilh deuh ar wênn-bér ene** : Il jeta sa peau, suspendue à un poirier là *(Plonee)*

**GWE-PIN / PIN** [gwe'pin] [pin] : [***guez pin*** 1633] coll. (sing. **gweenn-bin** ['gweːen'bin] **gwênn-bin** [gwɛ̀n'bin]) ; (des) Pins

**Hag ar pin, ar sapin d'o(be)r ar charpant ha d'ober tïer ha vïent kass(e)t d'ar sirïou !** : Et le pin, le sapin pour faire la charpente et pour faire des maisons, on les envoyait aux scieries ! *(An Uhelgoat)* ; **Pé vije gwelet ur weenn-bin 'h eemp da-beked ene 'ha da glask benvijou da c'hoa(r)i** : Lorsqu'on voyait un pin, nous allions jusqu'à là ma foi pour chercher des ustensiles pour jouer *(Skrigneg)* ; **An dra-he oa ur fleurenn, kajimant-sur, deus ar weenn-bin ha' zigore da lach hi greun** : C'était une fleure, quasiment certaine, du pin qui s'ouvrait pour lâcher ses graines *(Skrigneg)* ; **(A-)wechou vije ka(v)et ur weenn-bin ha' ree avalou-pin bihannoc'h, ar re-he vije ar loueou bihen hag an traou ar mod-se** : Parfois on trouvait un pin qui faisait des pommes de pin plus petites, elles étaient les petits veaux et les animaux comme ça *(Skrigneg)*

**GWECH / GWICH** [gweʃ] [gwiʃ] : [***guez*** 1499 ; ***guez, guech*** 1659] n.f. (mut. **gw > w** prononcé **v**) (pl. **-ou** ['gweʃu] ['gwiʃu]) ; Fois

**Be e oa ur wech** : Il était une fois *(Berrien)* ; **Oh ! Ped kwech meus ket klêet an dra-he...** : Oh ! Combien de fois n'ai-je pas entendu ça... *(Skrigneg)* ; **Deg kwech neubeutoc'h zo bremañ evid oa d'ar mare-te** : Il y en a actuellement dix fois moins qu'à cette époque-là *(Plouïe)* ; **Ba-kichenn du-mañ me oa tapet ur wech 'e** : Je me suis aussi fait avoir à côté de chez moi *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Paket oan ganto ur wech é tond d'ar gêr eus ar frikou** : Une fois ils m'ont embarqué en revenant chez moi du banquet *(Ar Fouillez)* ; **N'ounn ket ped kwech zo bet laret din mond da wel** : Je ne sais pas combien de fois on m'a dit d'aller voir *(Berrien)* ; **Ha goude-se neuhe oa laret lar vije bet gwraet ar reünionou diw wech ar mis** : Et alors ensuite il fut dit que les réunions se seraient faites deux fois par mois *(Plouïe)* ; **Ur wech pep pemzete d'ar yow** : Une fois chaque quinzaine le jeudi *(Plouïe)* ; **Ma god meus bet teir gwech !** : J'ai eu mon code trois fois ! *(Plouïe)* ; **Ha me oa ar wech kentañ din da gleed** : C'était la première fois que j'entendais ça *(Berrien)* ; **Ur wech oa ur geniter din** : Une fois c'était une cousine *(Kolloreg)* ; **Ba du-mañ vije (ne)med un' ha hezh tàe diw pe deir gwech ar bla** : Chez moi il n'y en avait qu'un et il venait deux ou trois fois l'an *(Lokmarïa)* ; **Ar wech divè oan aet da wel** : La dernière fois que je suis allée *(Plouïe)* ; **Heus kemed o(be)r mod-se ur wich hag a lari da joñj diñ** : Tu n'as qu'à faire comme ça une fois et tu me diras ce que t'en penses *(Skrigneg)* ; **Setu teue d'an nosvechou, ur wech du-mañ, ur wech-all un ti-all** : Elle venait donc les nuits, une fois chez moi, une autre fois chez un autre *(Lokered)* ; **Ur wich on bet barzh Pen ar Hars hag ur wich-all barzh Pontroël !** : Je suis allée une fois à Pen ar Hars et une autre fois à Pontroël ! *(Skrigneg)* ; **Ha hè d'ond ba'h an ti ! Vije ket red lared daoñ diw wich hag a'h aretent** : Ils entrèrent dans la maison ! Il ne fallait pas lui dire deux fois et ils s'arrêtaient *(Skrigneg)* ; **Me n'é ket ar wich diveañ oa, ur wich-all a-raog ! Ma ka(v)et put 'naoñ** : Moi ce n'était pas la dernière fois, mais la fois d'avant ! Je l'avais trouvé âcre *(Skrigneg)* ; **Hag a 'n-on okuper ket deusoute goude, ur wich a vije leun o c'hov, nann** : Et après on ne s'occupait pas d'eux, une fois qu'ils avaient le ventre plein, non *(Skrigneg)*

- **A-benn ar wech-all** : La prochaine fois ; **Oh bah ! Lesk(e)t an dra-he ! 'Benn wich-all n'o ket nessesser demp dond ahe his-se** : Oh bah ! Laissez ça ! La prochaine fois nous n'aurons qu'à ne pas venir là *(Skrigneg)* ; **Fidamdoue ! 'Benn ar wich-all, ma teus da làerezh aha(n)on c'hoazh, eh beñ n'o kemed ar marw evitout kara !** : Non de Dieu ! La prochaine fois, si tu reviens me voler, eh ben il n'y aura que le mort pour toi, n'est-ce pas ! *(Skrigneg)* ; **Po keme(d) lak(ad) ur bann'h muoc'h mik barzh 'benn ar wech-all ha c'hwi welo 'n otrou-Doue !** : Vous n'aurez qu'à y mettre un peu plus de fine la prochaine fois et vous verrez Dieu ! *(Poullaouen)*
- **A-benn ar wech kentañ** : La prochaine fois ; **A-benn ar wech kentañ teuï amañ skrivefomp ur lizher dèi** : La prochaine fois que tu viendras ici nous lui écrirons une lettre *(Plouïe)*
- **Ar wech + *vb*** : Dès-lors que ; **Ar wech vijen ba'r labour, faot a ree din ober ar labour ba'r mare dalc'h-mad** : Dès-lors que j'étais au travail, il fallait toujours que je fasse mon travail dans les temps *(Plouïe)* ; **Ar wech oa komañset ar re-he da denno** : Dès-lors qu'ils commencèrent à tirer *(Plouïe)* ; **Ar wech oa deut an elektrissite, prestig goude mamp prenet un ekremeus hag ur ribot elektrik, toud elektrik, opala ! Neuhe 'h ee an traou en-dro 'ha !** : Dès-lors que nous avions eu l'électricité, peu après nous avions acheté une écrémeuse et une baratte électrique, tout électrique, opala ! Là ça y allait ma foi ! *(Berrien)*
- **Dibot (a) wech** : Rarement *(Poullaouen)*
- **Evid ar wech toud** [vi(d)èrveʃtud-t] : Depuis toujours (mot-à-mot : Pour la fois toute) ; **Deus ma mamm é bet drol 'vid ar wech toud** : Elle s'est depuis toujours comportée étrangement envers ma mère *(Plouïe)* ; **Bet merourien 'vi(d) ar wech toud hañ !** : Locataires depuis toujours hein ! *(Lannedern)* ; **Roiñ plass d'ar re-yowank, an dra-s(e) meus bet lar(e)t 'vi' ar wech toud** : Donner la place aux jeunes, ça je l'ai toujours dit *(Kleden)* ; **Sete vïe lakeet ar re-yowank da zivesk(añ) ar ribout ! Ya-ya, ma mamm neus bet gwraet 'vid ar wech toud !** : Donc les jeunes, on les faisait brasser la baratte ! Oui-oui, ma mère a toujours fait ça ! *(Plonee)* ; **Ba du-mañ oa un' d(a) skoiñ hag a ba lod-all na da droiñ 'e, ur ribout da droiñ ! Med me meus bet gwraet 'vid ar wech toud ga un' da skoiñ, divesk(añ) ha skoiñ** : Chez moi il y avait une à battre et chez d'autres il y avait aussi à tourner, une baratte à tourner ! Mais moi j'ai depuis toujours fait avec une à battre, brasser et battre *(Plonee)*
- **Gwech e-bed** : Jamais ; **Né ket tro-walc'h gwech e-bed** : Il n'a jamais assez *(Plouïe)* ; **Nann, gwech e-bed** : Non, jamais *(Plouïe)* ; **Ahe n'oc'h ket bet gwech e-bed (aha)noh ?** : Tu n'as jamais été là ? *(Laz)* ; **Amañ n'eus ket bet traou ar mod-se gwech e-bed** : Il n'y a jamais eu de choses comme ça ici *(Berrien)* ; **Meus ket-me gwelet chetañ hini e-bed maes gwech e-bed** : Moi je n'en ai jamais vu aucun se faire jeter dehors *(Plouïe)* ; **Vïe**

**ket deut d'ar gêr gwech e-bed** : Il ne revint jamais à la maison *(Plonee)* ; **Med an heñi-all na ket laret an dra-he din gwech e-bed...** : Mais l'autre ne m'avait jamais dit ça *(Plouïe)* ; **Me meus ket bet prene(t) mouejou gwech e-bed, ramp kemed derc'hel ur his** : Je n'ai jamais acheté de voix, nous ne faisons que perpétuer une coutume *(Kalaner)* ; **Of ya 'ha ! Avionou... Oh mi n'in ket gwech e-bed ba ur machen mod-se...** : Of oui ma foi ! Des avions... Oh jamais je n'irai dans une machine comme ça... *(Skrigneg)* ; **Nann ! Gwech e-bed !** : Non ! Jamais ! *(Skrigneg)* ; **Med gwech e-bed vïe laret demp na « skuizh oc'h » na « gwraet peus kalz » na « gwraet peus neubeud », nann nann !** : Mais jamais on nous disait ni « vous êtes fatiguées » ni « vous avez beaucoup fait » ni « vous avez peu fait », non, non ! *(Poullaouen)* ; **Nann, amañ meus ket gwel(et) gwech e-bed o(be)r an dra-he (aha)naon, nann** : Non, ici je n'ai jamais vu faire ça, non *(Sant-Wazheg)*

- **Gwech ha gwech e-bed !** : Jamais ô grand jamais ! ; **Med, gwech ha gwech e-bed, vije laret din-me « aseal » da zibiñ un tamm** : Mais jamais ô grand jamais on ne m'a dit de m'asseoir pour manger un peu *(An Uhelgoat)*
- ***nombre* + Gwech ar (su'n/si'n ; mis ; bla)** : *nombre* + Fois par (semaine ; mois ; an) ; **Oh ur wech ar su'n ma'hat !** : Oh probablement une fois par semaine ! *(Ponvel)* ; **Diw wech ar si'n teu hag a gontinuv da zond** : Elle vient deux fois par semaine et elle continue de venir *(Plouïe)* ; **Matrehe ur wech ar bla bennaket matrehe** : Peut-être une fois l'an et encore *(Plonee)* ; **Añfin an hini nije c'hoant da lah(añ) diw wech ar bla ree pa gare !** : Enfin celui qui voulait tuer (le cochon) deux fois l'an le faisait quand il voulait *(Berrien)*
- **Meur a wech / Merd a wech** : Maintes fois ; **Meñ meus bet naon meur a wech** : Moi j'ai eu faim maintes fois *(Plonee)* ; **Koulskoud(e) meus bet klêt (a)nèi lared merd a wech** : Pourtant je l'ai eu entendu dire maintes fois *(Plonee)*
- **Ouzhpenn ur wech** : Plus d'une fois ; **Ah ya ! 'Zhpenn ur wech !** : Ah oui ! Plus d'une fois ! *(Plouïe)* ; **Chapel Santes-Katell, hoñzh so bet renket izhpenn ur wech 'boe** : La chapelle Sainte-Catherine, elle a été réparée plus d'une fois depuis *(Ponvel)*
- **Ur wech aet + *lieu*** : Une fois passé + *lieu* ; **Ur wech aet Sant-Riwal cheñch, Brennilis cheñch tamm (iv)e** : Une fois passé Saint-Rivoal ça change (le breton), Brenniliz ça change un peu aussi *(Lannedern)*
- **Ur wech an amzer** : Une fois le temps / De temps à autre ; **Med ur wech an amzer vij(e) kass(e)t ar c'heseg d'ar stern, da gaoud ar marichal** : Mais une fois le temps on amenait les chevaux à l'attelage, chez le maréchal-ferrant *(Skrigneg)* ; **Oh ! Ba Paris zo un amzer vrein ! Gris é an amzer, be zo koumoul hag a(v)el ! Ha memes bannac'hou-glô ur wich an amzer** : Oh ! À Paris, il fait un temps pourri ! Le temps est gris, il y a des nuages et du vent ! Il y a même un peu de pluie de temps à autre *(Skrigneg)*
- **Ur wech a oa** : Il était une fois ; **Ur wech a oa ur familh ha' oa chom ba Plourin** : Il était une fois une famille qui habitait à Plourin *(Plouïe)*
- **Ur wech bennako** : Un de ces jours ; **Matresse vo un' bihen bennako ur wech bennako** : Peut-être y aura-t-il un nouveau-né un de ces jours *(Plouïe)*
- **Ur wech tre var(e)** [ɔrveʃtre'vɑːr] (sandhi cf. **dre**) : Une fois le temps ; **Ur wech tre var' a sellen war ma lerc'h** : Je regardais une fois le temps derrière moi *(Berrien)* ; **Oh, vije ket re alïes 'ha, ur wech tre var'** : Oh ma foi ce n'était pas trop souvent, une fois le temps *(Plouïe)*

**GWECH-ALL / GWICH-ALL / GWECH-ELL** [gw(e/i)'ʃal] [gwe'ʃɛl] : [***guez all*** 1621] ad. (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; Autrefois / Dans le temps

**Med ya ! Gwech-ell ?** : Mais oui ! Autrefois ? *(Kleden)* ; **Hezh oa ar mod gwich-all** : C'était la manière d'autrefois *(Skrigneg)* ; **Ha gwech-all oa kim(ed) ar c'heseg !** : Et autrefois il n'y avait que les chevaux ! *(Sant-Wazheg)* ; **Gwech-ell 'h êmp barzh keme(n)t ti zo toud** : Autrefois nous allions dans autant de maisons qu'il y avait *(Kalaner)* ; **Ya, med gwech-all oa ket traou ar mod-se** : Oui, mais autrefois il n'y avait pas de choses comme ça *(Skrigneg)* ; **Ba'n Uhelgoat zo kalz reier kàer ha mïoc'h oa c'hoazh gwech-all** : Il y a beaucoup de beaux rochers à Uhelgoat et il y en avait encore plus autrefois *(An Uhelgoat)* ; **Amañ oa tud gwech-all hag a vije gwraet pilhouèrien deusoute, ar bilhouèrien** : Il y avait ici autrefois des gens qu'on appelait des chiffonniers, les chiffonniers *(An Uhelgoat)* ; **Ene pa oa ur wazh, gwech-ell a vise red laka(d) dour war ar prajeier ha toud an treou** : Il y avait là un ruisseau, autrefois il fallait mettre l'eau dans les prés et tout *(Ponvel)*

- **Ar mod kozh gwech-all** : L'ancienne mode d'autrefois ; **Ya ! An dra-s(e) oa ar mod kozh gwech-ell pet(r)a heñ !** : Oui, c'était à l'ancienne mode d'autrefois quoi hein ! *(Kareis)*
- **Gwech-all gozh** : Au temps jadis / Dans l'ancien temps ; **Ah ! Gwich-all gozh, ya** : Ah ! Dans l'ancien temps, oui *(Skrigneg)* ; **Ha gwech-all gozh vije gwerzhet ar blew !** : Et au temps jadis on vendait les cheveux ! *(Berrien)* ; **Gwich-all gozh, pa oa ma zad-ïou amañ** : Dans l'ancien temps, lorsque mon arrière-grand-père était ici *(Skrigneg)* ; **Ar re-h(e) a ree ar ravaj deuh ar beïsanted gwech-all, gwech-all gozh** : Ils faisaient ravages chez les paysans autrefois, au temps jadis *(Skrigneg)* ; **Gwech-all gozh alïessoc'h vïent ba'r gwaremmou** : Dans l'ancien temps elles étaient le plus souvent dans les garennes (les vaches) *(Plouïe)* ;

**GWECHAD** ['gweʃəd-t] : [***gwéhad*** 1927] n.f. (pl. **-ou** [gwe'ʃɑːdu]) (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; Occasion (de) / Fois (de)

**Fei, voa-hañw ket bet pell ar wechad-se voa-hañw bet o c'hoa(r)i an dro** : Ma foi, il ne fut pas long cette fois-ci à leur jouer le tour *(Plonee)* ; **Beñ voa ket bet gol-bell, ar wechad-mañ voa tapet founnussoc'h** : Ben ce ne fut pas bien long, cette fois-ci il fut rattrapé plus rapidement *(Plonee)* ; **Ur wechad oan bet passeal ar permi** : À une occasion j'étais allée passer le permis *(Plouïe)*

**GWEL** [gweːl] : [vx. br. ***guel***] n.m. (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; Visite / Vue

- **Gwel lemm** : Vue perçante ; **Ah ya ! Ur gwel lemm !** : Ah oui ! Une vue perçante ! *(Skrigneg)*
- **Mond war-wel** : Apparaître ; **Ha me yey d'o(be)r un atak (e)vi(d)oc'h, n'o ket doc'h d'hond war-wel ha me vrevo toud ar re-he-all** : Et j'irai faire une attaque pour vous, vous n'aurez pas à apparaître et je briserai tous ces autres-là *(Plonee)*

➢ **Ober ur gwel da *ub.*** : Rendre visite à *qqn.* ; **Pé teue ur mignon bennaket d'o(be)r ur gwel** : Quand un ami venait rendre visite *(Poullaouen)* ; **Deut voa da joñj din d'ober ur gwel doc'h ha da weled pesse mod yê an traou** : Il m'était venu l'idée de vous une visite ainsi que de voir comment ça allait *(Plonee)*

**GWELC'HADENN** [gwɛ̀l'hɑːdən] : [***gwalc'hadenn*** 1970] n.f. (pl. **-ou** [gwɛ̀lha'dɛ̀nu]) (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; (un) Lavage

**Gwraet ar welc'hadenn** [vɛ̀l'hɑːdən] : Le lavage est fait *(Lannedern)*

**GWELC'HADUR** [gwɛ̀l'hɑːdər] : [***goalchadur*** XVIᵉ] n.m. ; Lavure

**Gwelc'hadur ar chidourenou** : La rinçure des chaudrons *(Skrigneg)*

➢ **Dour-gwelc'hadur** : Eau de lavure / Rinçure ; **Hag ar re-s(e) vis(e) laket ba-lec'h vis(e) despunet toud ar restachou ha lec'h vise toud an dour-gwelc'hadur hag ene vis(e) c'hwezh fall** : Et ils étaient installés là on ramassait les restes (de nourriture), là où il y avait toute l'eau de lavure et ça puait *(Kergloff)*

**GWELC'HAJ** ['gwɛlhaʒ-ʃ] : [***gwalc'haj*** 1992] n.m. ; Lavure

➢ **Dour-gwelc'haj** : Eau de lavure / Rinçure ; **« Gwe(l)ien » é 'n dour-gwelc'haj** : « Gwe(l)ien » c'est de l'eau de lavure *(Plourac'h)*

**GWELC'HIÑ / GWERC'HIÑ** ['gwɛlh(ə/i)] ['gwɛrh(ə/i)] : [***guelchiff*** XVIᵉ] vb. (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; Laver

**Gwelc'hiñ ar bless** : Laver la blessure *(Poullaouen)* ; **'Vid 'n-om welc'hiñ é dïaes daoñ 'è !** : C'est dur également pour lui de se laver ! *(Skrigneg)* ; **Ya, pa mijemp gwerc'het hom vass !** : Oui, lorsque nous nous étions lavées le visage ! *(Skrigneg)* ; **Ma ! Daw gwerc'h da dreid ha kerzh da gaoud ar medissin !** : Eh bien ! Il faut que tu te laves les pieds et file chez le médecin ! *(Skrigneg)* ; **N'é ket net, sur a-walc'h werc'h ket i zoworn** : Il n'est pas propre, il ne doit sûrement pas se laver les mains *(Skrigneg)* ; **Ha pé 'h ee da 'n-om werc'hiñ, tàè-hi ahe ha 'n-om werc'hè ga'n dour-hezh !** : Et lorsqu'elle allait se laver, elle venait là et se lavait avec cette eau ! *(Kareis)* ; **Me meus ket poan (ne)med ba un troad ha a welc'hin** ['vɛ̀lhin] **kimed un' 'ha !** : Je n'ai mal qu'à un pied je n'en laverai donc qu'un seul *(Skrigneg)* ; **Oh ! Heus ket gwelc'het da figur na da zoworn ar mintin-mañ !** : Oh ! Tu ne t'es pas lavé la figure ni les mains ce matin ! *(An Uhelgoat)* ; **Ha ahe vije ket gwelc'het doworn na sort e-bed ha den e-bed vije klañw !** : Et là on ne se lavait pas les mains ni rien et personne n'était malade ! *(Skrigneg)* ; **Da welc'hiñ 'nê en-dro ha da basseal 'nê ba'n dour-landigou alïes :** Les laver et les passer souvent dans le bleu de lessive *(Ar Fouillez)* ; **Ha 'benn gwerc'hiñ tamm gwlan-deñved 'ta... Ma ! Me lar doc'h ! An dra-he oa un dra d'o(be)r heñ !** : Et pour laver de la laine de mouton tiens... Eh bien ! Je vous le dis ! Ça c'était une chose à faire hein ! *(Plonee)* ; **Ah me 'ha ! Zo 'hond da 'n-on welc'hiñ amañ ha da ziviskiñ ma dilhad hag a'h an-me da gannañ 'nê, pugur te zo sañwon ganes** : Ah moi ma foi ! Je vais aller me laver ici, ôter mes vêtements et je vais aller les laver, puisque tu as du savon *(Skrigneg)* ; **Gwelc'h a rees 'nê ha' lakes 'nê ba'n dour, a-peu-prè matre'n ugent pe dregont litrad-dour ha zelc'hes taol hor(e)n barzh da dour da-beked ken teu ar batoenn war ar gourr(e)** : Tu les laves et les mets dans l'eau, peut-être à-peu-près vingt ou trente litres d'eau et tu continues de mettre du sel dans ton eau jusqu'à ce que la patate remonte à la surface *(Kallag)*

➢ **Gwelc'h an dilhad** : Laver le linge / Faire la lessive ; **Ar vowes zo ba ar stêr (é) welc'h(añ)** ['vɛ̀lh] **(a)n dilhad** : La femme fait sa lessive au lavoir *(Lannedern)* ; **Da welc'h** ['vɛ̀lh] **an dilhad** : Pour laver le linge *(Plouïe)* ; **Ar vowes-te oa (é) honid hi boued (e)n-ur welc'h** ['vɛ̀lh] **an dilhad e ti an dud** : Cette femme-là gagnait sa croûte en lavant le linge à domicile *(Lokereg)* ; **An dilhad zo bet gwelc'het** [gwɛ̀lhɛd-t] : Le linge a été lavé / La lessive est faite *(Lannedern)*

➢ **Gwelc'h ar skudellou** : Faire la vaisselle ; **Ragn ket gwelc'h-ar-skudellou na mann e-bed !** : Ils ne font pas la vaisselle ni rien du tout ! *(Skrigneg)*

**GWELE** [gweːl(e)] [ɟɥeːl(e)] : [vx. br. ***gueli*** ; ***guele*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [gwe'le-u] **gwelïou** [gwe'liw]) (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; Lit / & Délivre / Placenta

**Gwel' ar leue** : Le placenta du veau *(Kleden)* ; **Gwel' ar bugel é, ya** : C'est le placenta de l'enfant, oui *(Skrigneg)* ; **Ale, d'ar gwele en-ur haloup !** : Allez, au lit et en vitesse ! *(Plouïe)* ; **Inouet vên ba ma gwele** : J'en ai ras le bol d'être dans mon lit *(An Uhelgoat)* ; **Bon ! Bremañ chomes barzh da wele !** : Bon ! Maintenant tu restes au lit ! *(Skrigneg)* ; **Gwich-all vije ar gwelïou mo(d)-se toud ma 'ha !** : Eh bien ma foi, autrefois tous les lits étaient comme ça ! *(Skrigneg)* ; **Un devezh (e)n-ur hond ba he gwele na lesket ur bramm** : Un jour en allant dans son lit elle lâcha un pet *(Poullaouen)* ; **Ale ale ! Barzh da wele ! Ahe renki chom venoñs !** : Allez allez ! Au lit ! C'est là que tu devras rester aujourd'hui ! *(Skrigneg)* ; **Ahe zo n'onn ket ped gwele d'an nec'h sè ! Pudur é ur pezh grigner** : Il y a là je ne sais combien de lit en haut voilà ! Puisque c'est un grand grenier *(Skrigneg)* ; **Ur gwel' vïe alïes ba-kich' an tan ba ka(s)imant partoud digentañ** : Il y avait souvent un lit à côté du feu quasiment partout au départ *(Plonee)* ; **Pad ar veilh, beilh i wreg, maro war hi gwel' ene hag e-se...** : Pendant la veillée, la veillée de sa femme, morte sur son lit là de toute façon... *(Skrigneg)* ; **Dreñw oa ar c'heseg vïe gwraet ur gwele daoñ ga plous ha vïe laket sïer-temz ahe gis-se, vïe braw ene** : Derrière là où étaient les chevaux on lui faisait un lit de paille et on mettait des sacs d'engrais là comme ça, il était bien là *(Lokmarïa)* ; **Oa-hañw ket bet ba e wele** : Il n'était pas allé dans son lit *(Kolloreg)* ; **Aet a oaint ba o gwele o-dow** : Ils étaient allés dans leur lit tous les deux *(Poullaouen)* ; **Cheñch he dilhad e-se ha lak anèi en-dro ba he gwele blam dèi da (e)n-om dommañ ha oa skorned** : Et donc changer ses vêtements et la remettre dans son lit pour qu'elle se réchauffe tandis qu'elle était gelée *(Plouïe)* ; **Pad an noñs a jom trankil ba'n hi gwele ?** : Elle reste tranquille dans son lit la nuit ? *(Plouïe)* ; **Lod oa un tamm feneant ha joment divêd ba o gwele** : Certains étaient un peu fainéant et restaient tard au lit *(Berrien)* ; **Ola bugale ! Poent é mond da gousked ! Aet d'ho kwele 'n-ur haloup(ad) !** : Oh ! Les enfants ! Il est l'heure d'aller se coucher ! Allez au lit et plus vite que ça ! *(Skrigneg)* ; **Ma n'et ket d'ho kwele, damai teuy ar**

**wrac'h kozh, gwrac'h Mitouarn gad he c'hrog ha' gasso (a)han(o)h gati** : Si vous n'allez pas au lit, tout à l'heure la vieille sorcière, la sorcière Croque-mitaine va venir munis de son crochet pour vous emporter avec elle *(Sant-Riwal)* ; **Gorveet é war e wele** : Il est allongé sur son lit (il dort) *(Plouïe)* ; **Lur(e) meus mond maes deus ma gwele** : J'ai la flemme de sortir de mon lit *(Kergrist)* ; **Ah gwasheet é ! Komañs(e)t é da jom ba e wele, bremañ n'ay ket pell kin** : Ah ça c'est aggravé ! Il commence à rester au lit, il n'ira plus très loin *(Skrigneg)* ; **Neuhe vïe i wele vïe gwraet daoñ pé (e)n-om ga(v)e ba ur c'hrow bennag, ba krow ar c'heseg vïe gwraet dalc'h-mad ba du-mañ** : Il avait alors son lit qu'on lui faisait lorsqu'il se retrouvait dans un crèche, chez moi c'était toujours dans l'écurie *(Lokmarïa)* ; **Reiñ an dra-he da evañ d'ar baotred deuh an noñs (a-)benn mond 'n o gwele** : Donner ça à boire aux garçons le soir avant d'aller au lit *(Skrigneg)* ; **Sete oa ket ar moman diñ chom ba ma gwele !** : Donc ce n'était pas le moment pour moi de rester dans mon lit ! *(Skrigneg)* ; **Mamm voa war ar gwele ha me vleje ! Vleje !** : Maman était sur le lit et je chialais ! Je chialais ! *(Sant-Wazheg)* ; **Blam da zibellañ 'naoñ, pudur ar pell oa red kaoud da lakad ba'h golc'hidou zo ba'h ar gweliou** : Afin de lui enlever la balle, puisque il fallait avoir de la balle pour mettre dans les couettes qu'il y a dans les lits *(Berrien)* ; **Ur gwele blod** : Un lit douillet *(Poullaouen)* ; **Daon ! Ahe vé plijadur ! Houzoh walc'h ha pudur gweliou zo ha plass zo ha n'é ket sañsubl !** : Diantre ! Là y a de l'animation ! Vous savez bien et puisqu'il y a des lits, de la place et que ce n'est pas grave ! *(Skrigneg)* ; **Ma Doue ! Te zo braw barzh da wel(e) ah(e) ! 'Vel ba'h un neizh out !** : Mon Dieu ! Tu es bien là dans ton lit ! Tu es comme dans un nid ! *(Skrigneg)* ; **Hag pa sa(v)e mae(s) i wele, vije tennet a-bred mae(s) i wele, vije lar(e)t daoñ a nije eizh sailhad-dour da gerc'hed 'benn kaoud e zijuni, ga dow sailh !** : Et lorsqu'il se levait de son lit, on le tirait tôt de son lit, on lui disait qu'il avait huit seaux d'eau à aller chercher avant d'avoir son déjeuner, munis de deux seaux ! *(Skrigneg)*

- **Aos(s)añ ar gwele** : Faire le lit ; **Amañ n'é ket aosset ar gweliou !** : Ici les lits ne sont pas faits ! *(Plouïe)* ; **Aoset peus ho kwele ?** : Tu as fait ton lit *(Kergrist)*
- **Be dalc'het ba e wele** : Être gardé au lit ; **Ba m(a) gwele vijen delc'het neuhe, ken vij(e) passeet a-peu-prè, oa ket droed d'ond da haloupad neuhe** : On me gardait alors au lit, jusqu'à ce que ça passe a-peu-près, il n'y avait alors pas le doit d'aller courir *(Skrigneg)*
- **Be 'tre e wele hag an tan** : Être très gravement malade *(Skrigneg)*
- **Cheñch penn d'ar gwele** : Changer de sens au lit ; **Ma vé cheñchet penn d'ar gwele** : Si on change de sens au lit *(Berrien)*
- **Penn (an) nec'h ar gwele** : La tête de lit ; **P'ho un dèn klañw da vervel ha weli (a)ha(n)on barzh penn nec'h ar gwele** : Lorsqu'il y aura une personne malade sur le point de mourir et que tu me verras à la tête du lit *(Berrien)*
- **Penn (an) traoñ ar gwele** : Le pied du lit ; **Med pa weli (a)ha(n)on barzh penn traoñ ar gwele** : Mais lorsque tu me verras au pied du lit *(Berrien)*
- **Taol hi gwele** : Expulser son délivre ; **Taol't é hi gwel' ga'r veuc'h !** : La vache a expulsé son délivre ! *(Skrigneg)*

**GWELE-KLOS** ['gwe:l(ə),klo:z-s] : [***guële clos*** 1732] n.m. ; Lit clos

**Stalafiou ar gwele-klos** : Les portes du lit clos (*Poullaouen)* ; **Ur gwele-klos oa hag ar chern oa ene di-règ** : Il y avait un lit clos et le banc clos était là-devant *(Lokmaria)* ; **Ar gwele-klos vise alïes ba kichenn an oaled** : Le lit clos se trouvait souvent à côté de l'âtre *(Plouïe)* ; **Bank-tosser é ar bank vise lakeet di-rag ar gwele-klos** : Le banc clos c'est le banc qu'on mettait devant le lit clos *(Pleiben)* ; **Ar bank vis(e) hag ar gwel(e) vïe ba-dreñw, ar gwel(e)-klos** : Il y avait le banc (clos) et le lit était derrière, le lit clos *(Plonee)* ; **Ha me teue war ar bank-toster, gwich-all oa ur gwele-klos !** : Et je venais sur le banc clos, il y avait autrefois un lit clos ! *(Skrigneg)* ; **Ha ni lampad ha dilampad deuh ar gwele-klos war ar bank-tosser** : Et nous de sauter et bondir du lit clos au banc clos *(An Uhelgoat)* ; **Med ma dad zo bet pad e bu(he), houlle ket mann-ell e-bed (ne)med ur gwele-klos** : Mais mon père fut toute sa vie, il ne voulait rien d'autre qu'un lit clos *(Ponvel)* ; **Meus ket anveet ar gwele-klos, me(d) d'ar mar(e)-se ba kasimant toud an tïer vis(e) ur gwele ba'n traoñ, heñ vise renket prop deuh ar mintin** : Je n'ai pas connu le lit clos, mais à cette époque il y avait un lit en bas dans quasiment toutes les maisons, on l'arrangeait proprement le matin *(Lannedern)* ; **Me meus choñj, ma breu(r) vije 'kousked ba'h ur gwele-klos, laket deja brankou ahe ha laket plous warnoñ ha laket ur holc'hed-pell goude** : Je me rappelle, mon frère dormait dans un lit clos, il avait déjà mis des branches et de la paille dessus et après une couette de balle *(Skrigneg)*

**GWELED** ['gwe:ləd-t] : [***guelet*** 1499] vb. (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; Voir / Visiter (*qqn.*)

**Heus ket gwel ?** : Tu n'as pas vu ? *(Plouïe)* ; **Weles ket 'ta ?!** : Tu te rends comptes ?! *(Skrigneg)* ; **Ahe welemp 'nê !** : Là on les voyait ! *(Skrigneg)* ; **Gwel't ha klêet !** : Vu et entendu ! *(Skrigneg)* ; **Me welon kemed an dra-he** : Moi je ne vois que ça *(Skrigneg)* ; **D'ar mar(e)-te vise gwel't beb-sort toud !** : À cette époque-là on voyait de tout ! *(Plonee)* ; **Oh ya ! Med an dra-he oa euzhus da wel !** : Oh oui ! Mais c'était atroce à voir ! *(Berrien)* ; **Daw é gwel' 'benn kompren** : Il faut voir pour comprendre *(Lokarn)* ; **Oh ! Gwelet meus 'naoñ, gwelet meus i benn** : Oh ! Je l'ai vu, j'ai vu sa tête *(Skrigneg)* ; **Oh daon ! Matresse zo, me(d) welon ket...** : Ah dam ! Il y en a peut-être, mais je ne vois pas... *(Skrigneg)* ; **Peus kime gwel', me zo ma-hun' é labour war an dôenn !** : Tu n'as qu'à voir, moi je suis seul à travailler sur le toit ! *(Landelo)* ; **Eh ! Ha ket gwelet...** : Eh ! Tu n'avais pas vu... *(Skrigneg)* ; **Me meus choñj gwel(ed) ma zad à hond ga un treñch** : Je me rappelle voir mon père allant munis d'une houe *(Skrigneg) ;* **Digoueañ ray dec'h gwel' 'nê sur walc'h, pudur zo laret din teuiont !** : Vous finirez sûrement par les voir, puisqu'on m'a dit qu'ils viendront ! *(Skrigneg)* ; **Ah ya !!! Gwel' a rañw pet(r)a heus c'hoant da lared ahe** : Ah oui !!! Je vois ce que tu veux dire là *(Skrigneg)* ; **Ha mijemp ket bet gwelet-hañw ken vïe partïet mad an tan en-dro...** : Et nous ne l'aurions pas vu jusqu'à ce que le feu ne reprenne... *(Plouïe)* ; **Me teuy da weled anaoñ** : Je viendrai le visiter *(Berrien)* ; **Bremañ weles ket penn-dreñw ur marc'h ga o lost ! Hudur é da wel'd !** : De nos jours tu ne vois pas l'arrière-train d'un cheval à cause de leur queue ! Ça fait peine à voire ! *(Skrigneg)* ; **Breum(añ) vé ket gwel(e)t, breum(añ) n'eus ket prajou mo(d)-se kin !** : Ça ne se voit pas plus de nos jours, de nos jours il n'y a plus de pré comme ça ! *(Kareis)* ; **Hañ beñ weles ket ! Neuhe rees torfed e-bed goude làeres an dud,**

**pugur Sant-Nikolas neus kelennet ahan(ou)t !** : Han tu ne vois pas ! Alors tu ne commets aucun méfait en volant les gens, puisque c'est Saint-Nicolas qui t'as conseillé ! *(Skrigneg)* ; **A-raog ma'hat vïen ket gwelet kalz deja** : Probablement que déjà avant on ne me voyait pas beaucoup *(Kalaner)* ; **Sè (e)n-im wel ke(t) (a)n dud, (e)n-im gaosev ke(t) (a)n dud gis gwech-all** : Donc les gens ne se voient plus, les gens ne se parlent plus comme autrefois *(Sant-Wazheg)* ; **Oa ket bet é weled e filhor a-raog c'hoazh** : Il n'était pas encore venu voir son filleul jusqu'à présent *(Berrien)* ; **Ha pa na gwelet e filhor hat** : Et quand il vit son filleul *(Berrien)* ; **Med gwel a ret ba partoud pe-naos vïe kont** : Mais vous voyez partout comment ça se passait *(Plouïe)* ; **Vé ket klevet mann e-bed ba amañ ! Chañjomp tu ha' welot !** : Ici on n'entend rien du tout ! Changeons de côté et vous verrez ! *(Kleden)* ; **An dra-he meus ket pet gwelet na nitra** : Ça je n'ai pas vu ni rien *(Landelo)* ; **An dra-he meus ket bet gwelet 'pad pell** : Je n'ai pas vu ça pendant longtemps *(Plouïe)* ; **A-daol lagad a welan** : Je vois à vue d'œil *(Duod)* ; **Me wele a-walc'h lar oa aet toud en-dro d'an tan e-gis-se** : Je voyais bien qu'ils étaient tous partis autours du feu comme ça *(Speied)* ; **Toud pezh a weleh a zo din ! Merc'h-vihen** : Tout ce que tu vois m'appartient ! Mon enfant *(Sant-Wazheg)* ; **Ba'r votes n'o ket gwelet lar po bes-troad bras e-bed** : On ne verra pas dans ta chaussure que tu n'as pas de gros orteil *(Plonee)* ; **N'oc'h ket deut da wel aha(n)on-me memes-tra** : Vous n'êtes quand-même pas venu me voir *(Skrigneg)* ; **Meus ket-me gwelet chetañ hini e-bed maes gwech e-bed** : Moi je n'en ai jamais vu aucun se faire jeter dehors *(Plouïe)* ; **Lec'h vije ket gwelet** : Là où il n'aurait pas été vu *(Plouïe)* ; **Gwel a-walc'h a ret** : Vous voyez bien *(Landelo)* ; **Meus joñj gwel (a)naoñ ur wech** : J'ai souvenir de l'avoir vu une fois *(Skrigneg)* ; **Peus ket c'hoant d'ond da wel (a)ha(n)on (a-)benn (im)berr ?** : Tu n'as pas envie de venir me voir ce soir ? *(Landelo)* ; **Pé 'h ês da gabaliñ weles toud an dud** : Lorsque tu vas faire campagne tu vois tout le monde *(Kalaner)* ; **Hag an dra-h(e) meus bet klêt lar(ed) 'è, me(d) gwel' 'h o(be)r meus ket bet gwraet !** : Ça j'ai aussi entendu dire, mais je n'ai pas vu faire ! *(Laz)* ; **Ur blujadur oa gwel' (a)nèoñ labour(a)d ! Ah ya ! Traou ar mo(d)-s(e) weloc'h ket kin heñ ! Ma pïe bet gwel't (a)nèoñ labour(a)d...** : C'était un plaisir de le voir travailler ! Ah oui ! Vous ne verrez plus des trucs comme ça hein ! Si vous l'aviez vu travailler... *(Kleden)* ; **Dïaes gaven gwel 'h o(be)r an dra-he med kurïus gaven gwel lar oa moien d'o(be)r traou mod-se deus un aneval** : Je trouvais dur de voir faire ça, mais je trouvais curieux de voir que l'on pouvait faire des choses comme ça à un animal *(Skrigneg)* ; **Damaig vo gwelet petra ho gwraet** : Tout à l'heure on verra ce que l'on fera *(Landelo)* ; **Meus ke(t) gwel(et) (a)nèoñ morse** : Je ne l'ai jamais vu *(Pleiben)* ; **Petra wel heñw (é) tond maes ?!** : Que voit-il sortir ?! *(Landelo)* ; **Ah nann, pass dre amañ, meus ket gwelet an dra-he errued** : Ah non, pas par ici, je n'ai pas vu ça se produire *(Plouïe)* ; **Gwelet meus un dèn (e)n-ur vond** : J'ai vu un homme en allant *(Berrien)* ; **Ar re-he n'oun ket gouest da wel (a)nê** : Ceux-là je ne peux pas les voir *(Plouïe)* ; **Hadkarget (a)naoñ ha et da wel !** : Remplissez-le de nouveau et allez voir ! *(Poullaouen)* ; **Ar brassañ park meus ket bet gwelet biskoazh é** : C'est le plus grand champ que je n'ai jamais vu *(An Uhelgoat)* ; **Peus kime gwel pe-sort somm oa an dra-he** : Tu n'as qu'à voir quelle somme c'était *(Landelo)* ; **Ale plac'h, bremañ 'h an da wel en-dro neuhe !** : Allez femme, maintenant je retourne donc voir ! *(Landelo)* ; **Gwel a-walc'h a ret powr-kaezh Yann me zo ken powr (e)veldoc'h** : Vous voyer bien mon pauvre Yann je suis aussi pauvre que vous *(Landelo)* ; **A-benn ar fin oa gwelet un' o tond** : Pour finir on en vit un venir *(An Uhelgoat)* ; **An dow-mañ welent ket sklêr kén** : Ces deux-ci ne voyaient plus clair *(Poullaouen)* ; **Med pa weli (a)ha(n)on barzh penn traoñ ar gwele** : Mais lorsque tu me verras au pied du lit *(Berrien)* ; **Pegur ar re-he welent ket an Ankou, med hemañ a wele !** : Puisqu'ils ne voyaient pas l'Ankou, mais lui le voyait ! *(Berrien)* ; **Sete an dra-he oa ket bet gwel(et) gwech e-bed c'hoazh** : Donc ça ne s'était encore jamais vu *(Landelo)* ; **Hoñzh na welo k(et) aha(no)n-me 'ha** : Elle ne me verra pas ma foi *(Berrien)* ; **Med p(é) oa aet mamm da weled oa ket ene kén** : Et lorsque ma mère alla voir elle n'y était plus *(Berrien)* ; **Me welon ket (a)nèi kement-se** : Je ne la vois pas tant que ça *(Berrien)* ; **Ar re-he 'h ee mod-se da wel petra vïe ba'n dan** : Ils allaient comme ça voire ce qu'il y avait dessous *(Kolloreg)* ; **Goullet na (a-)zigantoñ ma vis(e) deut da wel(e)d (a)nèoñ ur wech-ell c'hoazh** : Il lui demanda s'il reviendrait le voir une autre fois encore *(Kleden)* ; **Gwel a rañw (a)naoñ c'hoazh troc'h ar c'hroc'hen war ar gourre, goud(e)-se oa ur c'hroc'hen-all c'hoazh** : Je le vois encore couper la peau en surface, ensuite encore une autre peau *(Skrigneg)* ; **Me 'n-om welen ket o vouchad d'ar spont-brini oa ba korn ar c'hogn** : Je ne voyais pas faire la bise à l'épouvantail qui se trouvait au coin du feu *(An Uhelgoat)* ; **Troub a welon** : Je vois trouble *(Poullaouen)* ; **Me meus ket lar(e)t doc'h d'ond dé wel(e)d (a)ha(n)on** : Moi je ne vous ai pas dire de venir me voir *(Kleden)* ; **Me so eet d'o(be)r patat(es) kig-sall hiro ha (e)ma kreis-te, kreis-te hanter ha vé ket gwelet blevenn (e-)bed deus Bernard !** : Je suis parti faire des patates au lard aujourd'hui et il est midi, midi et demi et toujours aucune trace de Bernard *(Kleden)* ; **Welefent-hè ar viser 'vel meus gwelet ! Kar me meus bet miser...**: Ils verront la misère comme je l'ai vue ! Car j'ai eu de la misère... *(Plonee)* ; **Sell deus hemañ ! Gwel a res ?** : Regarde-le ! Tu vois ? *(Skrigneg)* ; **Ahe meus gwelet zo un' ha' meus c'hoant d'ond da wel : Hezh !** : Là j'en ai vu un que j'ai envie d'aller voir : Celui-ci ! *(Skrigneg)* ; **Gwel a rañw 'han't 'ha mond war hezh ! Ma heus ket c'hoant da derriñ da har...** : Je te vois bien monter dessus ! Si tu veux te casser la jambe... *(Skrigneg)* ; **Med daon ! Gwel a-walc'h a vé pé 'h ees vorz da be-sort fetou ahe pa vent gwisket ga o jemejetennou !** : Mais diantre ! On voit bien quand on va à n'importe quelle fête lorsqu'elles sont vêtues de leur gilet *(Skrigneg)* ; **Pell-zo oah à lar(e)d din dond da wel ahan'h** : Ça fait longtemps que vous m'aviez dit de venir vous voir *(Berrien)* ; **Hañ ! Weleh ket pe-sort mod oa an traou ?!** : Han ! Tu vois comment c'était ?! *(Brennilis)* ; **Ya ! Goulskoude oa-hañw ket mechant hañ ! Ahe da weled ar mod-se** : Oui ! Pourtant il n'était pas méchant hein ! Là à voir comme ça *(Lokmarïa)* ; **Med, me lar dit hezh oa ket bet gwelet ar su(zhu)n goud(e) dre-ahe** : Mais, moi, je te dis qu'on ne l'a pas vu par là la semaine d'après *(Skrigneg)* ; **Gwel a res ar re-se ?!** : Tu les vois ceux-là ?! *(Kallag)* ; **Ha gwel a rañw é gwir** : Et je vois que c'est vrai *(Skrigneg)* ; **Ar re-he a ràe un tamm mat magadurezh da wel 'n-ur hond war an hent neuhe** : Ça leur donnait pas mal d'allure en allant sur la route alors *(Sant-Wazheg)* ; **Me 'h a da delefon(iñ) da Suzanne da weled 'hañw n'é ket gouest da zond** : Je vais téléphoner à Suzanne pour voir si elle peut venir *(Skrigneg)* ; **D'ar mar(e)-s(e), me meus ket gwel't, med klêt meus mé dad lar(e)d d'ar re-ell** : À cette époque-là, je n'ai pas vu, mais j'ai entendu mon père dire aux autres *(Kleden)* ; **Me welon keme(d) ar stalvêr(e)d, me(d) vé ket gwel' kin 'è hañ ! Nann-nann, welon ket brem(añ), kar gwich-all vije gwel' kalz deuh ar reñ-he** : Je ne vois que les tritons, mais on n'en voit plus beaucoup hein ! Non-non, je ne vois pas de nos jours, car autrefois on en voyait beaucoup *(Skrigneg)* ; **Hañ bon 'ha !!! Ah ! Damai (v)o gwel(e)t ! Tenn anê ha 'h añw d'ogmantiñ ar son un tamm hag a**

**weli 'hann a glêi 'nê 'son(añ)** : Ah bon ma foi !!! Ah ! Tout à l'heure on va voir ! Enlève-les et je vais augmenter un peu le son et tu verras si tu les entends striduler (grillons) *(Skrigneg)*

- **Be gwelet mad (-abominabl) (ga)** : Être (extrêmement) bien vu (-e) (par) ; **Houzh vise gwelet mad, vise akseptet ba'r sossiete ma keres** : Elle était bien vue, bien intégrée dans la société si tu préfères *(Plouïe)* ; **Sete oa-hañw gwelet mad-abominabl ga e dud** : Il était donc extrêmement bien vu de ses gens *(Landelo)* ; **Med sur a-walc'h oagn gwelet mad** : Mais ils étaient sûrement bien vus *(Landelo)* ; **N'oc'h gwelet mad ga toud an dud** : Vous n'êtes pas bien vu par tout le monde *(Kolloreg)* ; **Neuhe 'h ee an dud, pugur vijent ket gwelet mad ar re n'eent ket** : Alors les gens allaient, puisque ceux qui n'allaient pas n'étaient pas bien vus *(Skrigneg)*
- **Da weled** : En apparence / Pour voir ; **Ma peus c'hoant cheñchefemp plass da weled** : Si tu veux nous changerons de place pour voir *(Lokmaria)* ; **Da wel pe-naos é koéñvet** : Pour voir comment c'est enflé *(Skrigneg)* ; **Deuskeus da dreid din da wel (e)ta** : Montre-moi donc tes pieds pour voir *(Skrigneg)* ; **Da wel** : En apparence ; **Ah ! Matresse walc'h, me(d) mïoc'h sirivus a oa ! – Ya, da wel !** : Ah ! Peut-être bien, mais elle était plus sérieuse ! – Oui, en apparence ! *(Skrigneg)*
- **Gwel en-dro** : Revoir ; **'Welen en-dro ar vouch é tond !** : Je revoyais la chèvre venir ! *(Berrien)*
- **Gweled an diaoul ba'n dour** : Avoir peur de l'eau (mot-à-mot : Voir le diable dans l'eau)
- **Gweled petra sinifi traou** : Voir à quoi s'en tenir ; **Daw din mond dèoñ en-dro da wel petra sinifi traou !** : Il faut que je revienne à la charge pour voir à quoi m'en tenir ! *(Plonee)*
- **Gwelet-fall** : Mal vu (-e) ; **Hag e-se voan ket gwelet-fall c'hoazh** : Ainsi je n'étais pas encore mal vue *(Plonee)* ; **Matreh(e) oa-heñw 'r memes gard ha heñ oa gwelet-fall ba Laz !** : C'était peut-être le même garde et il était mal vu à Laz *(Laz)*
- **Passeal 'nes beañ gwelet** : Passer inaperçu ; **Ya, med korved-braw walc'h oa, med memes-tra ! Ah ! Me lar dit oa ket passeet 'nes na oa gwelet ! Kar gweled un' en oad-se ga un tamm kosh chort berr-berr-berr c'hoazh !** : Oui, mais elle était assez bien foutue, mais quand-même ! Ah ! Je te dis qu'elle n'était pas passée inaperçue ! Car voir une de cet âge-là avec un vieux short hyper court en plus *(Skrigneg)*
- **Red é gweled a-benn kridiñ** : Il faut le voir pour y croire *(Poullaouen)*
- **Un dra b(e)nnaket da vé gwelet ha klêt !** : C'est quelque chose qui doit être vu et entendu ! *(Skrigneg)*
- **War-wel (da + *ub.*)** : En vue / Apparent / Visible ; **Ba e hodell-bruched vije gwelet ur bakadenn-arc'hant war-wel** : Dans sa poche de poitrine, on voyait apparaître un e liasse de billets *(An Uhelgoat)*

**GWELED-BRO** ['gweːlə,broː] ['gwel,broː] : vb. ; Voir du pays

✗ *cf.* : ***bale-bro, fouetañ-bro, fouetañ-hent***

**C'hoant môa da wel'-bro 'e** : Je voulais aussi voir du pays *(Ar C'hastell-Ne)*

**GWELIEN / GWELION** ['gwɛ̀(l)jən] ['gwɛ̀ljɔn] : [***guelyen*** 1633] n.m. ; Eau de vaisselle / Eau grasse / Pâtée des cochons (patates, lait écrémé, son, betteraves et choux-navets, le tout écrasé) (cf. **BUGAD / LIÑJOUR**)

**« Gweien » é 'n dour-gwelc'haj** : « Gwe(l)ien » c'est de l'eau de lavure *(Plourac'h)* ; **Ha da-houde ar moc'h oa hag ar saout, pé vise gwraet gwelien dê, an dra-he oa poahet toud ga mouded** : Et ensuite il y avait les cochons et les vaches, lorsqu'on leur faisait de la pâtée, tout ça était cuit à la tourbe *(Brennilis)* ; **Gwelien, vije poahet patates, ur mell poufèr a vije ha amañ oa ur chiminal ahe ba'r hreñch a-dreñw ha vije poahet ur poufèrad-patates** : La pâtée, on cuisait des patates, il y avait une grosse marmite, il y avait ici une cheminée dans la grange derrière et on cuisait une marmitée de patates *(Berrien)* ; **Ya ha d'ar saout 'e vije gwraet gwe(l)ien, ur veuc'h pa vije (a-)nev' alet vije bichonet pad eizhte un tamm, oa red felissitiñ 'nèi un tamm 'e, pudur na un tamm loue bihen 'è, sete vije gwraet ur sailhad-gwe(l)ien dèi blam dèi da gaoud laezh d'ar loue 'è** : Oui et on faisait aussi du « gwelien » aux vaches, lorsqu'une vache venait de vêler, on la bichonnait un peu pendant huit jours, il fallait aussi un peu la féliciter, puisqu'elle avait aussi un petit veau, on lui faisait donc un seau de « gwelien » afin qu'elle ait du lait aussi pour le veau *(Skrigneg)* ; **Dourennet é ar laezh pa vé kowled un tamm, pa vé trôet un tamm, kowled a vije barzh ha dour un tammig gwer, gwer-glas ha trenket vije ha pa vije trenk ar mod-se oa ar gwellañ d'ar moc'h ! Laket vije ba-mesk ar gwe(l)ien** : Le lait est « dourennet » quand il est un peu caillé, lorsqu'il est un peu tourné, il était caillé à l'intérieur ainsi que de l'eau légèrement verte, verte-bleue et c'était tourné, c'est lorsque c'était ainsi tourné que c'était le meilleur pour les cochons ! On incorporait ça à la pâtée des cochons *(Skrigneg)*

- **Troiñ ra ma bann(e) gwad en gwelien** : Mon sang ne fait qu'un tour *(Poullaouen)*

**GWELL** [gwɛl] [ɟɥɛl] : [vx. br. ***guel***] ad. ; Meilleur / (du) Mieux

- **Mond war-well** : S'améliorer / Aller en s'améliorant ; **War-well a'h ee be-vech !** : Il s'améliorait chaque fois ! *(Landelo)* ; **Pe-naos 'h a da wreg ? – Ah fei ! N'a ket war-well a'ha ! Poan neus 'taw ba he zoworn, poan neus sarr he zoworn** : Comment va ta femme ? – Ah ma foi ! Elle ne va pas en s'améliorant tiens ! Elle a toujours mal aux mains, il a du mal à fermer ses mains *(Ar Fouillez)*

**GWELL-A-SE** [gwɛlə'zeː] : [***gùél arzé*** 1787] ad. & prép. ; Tant mieux

**Eh beñ, gwell-a-se dit ! Kar tro-walc'h a gav mad dre-amañ…** : Eh ben, tant mieux pour toi ! Car par ici il y en assez qui aiment… *(Plourac'h)* ; **Ale ! Brem(añ) (v)o braw dec'h ! Dorn(e)t é ho kwinizh – Gwell-a-se !** : Allez ! Maintenant vous serez bien ! Votre blé est battu – Tant mieux ! *(Plouïe)* ; **Me droc'h 'nê berr-mat ya, ar c'hontrel 'n-hin' é : sul-vïañ ma vent berr, gwell-a-se !** : Je les coupe bien courts oui, c'est le contraire : Plus ils sont courts, mieux c'est ! *(Skrigneg)* ; **Maleürusam(ant) ! Gwell-a-se ma rafont ket hañ, kar maleürus é ! Kaoud ar mod-se… Miser** : Malheureusement ! Tant mieux s'ils ne font pas hein, car c'est malheureux ! Avoir comme ça… De la misère *(Plonee)*

**GWELLAAD** [gwɛ'lɑːd-t] : [***gwelhat*** XVIᵉ] vb. (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; Aller mieux / Avoir meilleure mine / (s') Améliorer / Se porter mieux

**Gwelleet é bremañ** : Elle a meilleure mine *(Plouïe)* ; **An amzer zo gwelleet memes-tra !** : Le temps s'est quand-même amélioré ! *(Skrigneg)* ; **Laron ket lar n'eus ket tud ha' neus gwraet re, matress(e), zo emm da wellaad an traou !** : Je ne dis pas qu'il n'y a pas des gens qui ont fait trop, peut-être, il faut améliorer les choses ! *(Lannedern)* ; **Kreis-toud, beñ ur sin(v)ezh pe diw oa gwelleet he zoworn, komañs a oa'i da lavitiñ 'nê en-dro 'darr(e)** : Tout à coup, ben en une semaine ou deux ses mains allaient mieux, elle commençait à les mouvoir à nouveaux *(Ar Fouillez)* ; **'Vel ar pezh nôa chikouret (aha)namp é 'benn oa deut an aval-douar *sélection*, neu'n 'n-heñi oa bet gwelleet 'n traou, pegur ar re-se vis(e) gwerzhet kér** : C'est comme ce qui nous avait aidé quand les pommes de terres de sélections sont arrivées, c'est alors que ça c'est amélioré, puisqu'elles étaient vendues chères *(Sant-Wazheg)* ; **Ha setou 'è 'n traou welleie beb un tammig** : Et donc aussi ça s'améliorait un petit peu à chaque fois *(Sant-Wazheg)* ; **D(a) zigentañ oa ur chuchüenn 'ha ! Oh, nul 'ha da gontañ ! Med ba'r skol é bet ma'hat hañ ! Gwellaad a ree !** : Au départ c'était un mollasson ma foi ! Oh, nul pour conter ! Mais il a probablement été à l'école hein ! Il s'améliorait ! *(Skrigneg)*

- **Gwellaad diwar *udb.*** : Se remplumer en consommant *qqchose* ; **Pa vije laket tammou yeot mo(d)-se d'ar c'heseg gwich-all ba'h an nev-amzer, ah beñ ar c'heseg a wellee diwar an dra-he !** : Lorsqu'on mettait un peu d'herbe comme ça aux chevaux autrefois au printemps, ah ben les chevaux se remplumaient en consommant ça *(Skrigneg)*

**GWELLAÑ** ['gwɛla] : [***guelhaff*** 1557] ad. (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; (le/la) Meilleur (-e)

**O heñi vise ar gwellañ (a)taw** : C'était toujours le leur le meilleur *(Plouïe)* ; **Oa ket deus ar re-wellañ** : Il ne faisait pas partie des meilleurs *(Plouïe)* ; **Ar yinnañ vije oa ar gwellañ !** : Le plus froid possible était le mieux ! *(Skrigneg)* ; **Ar gwellañ feurmou toud oa etre o-dow** : Les meilleures de toutes les fermes étaient entre eux deux *(Plouïe)* ; **Memes kàer po 'h ober ho labour ar gwellañ toud…** : Même vous aurez beau faire votre travail du mieux possible… *(Lannedern)* ; **Ar gwellañ tra peus d'ober é mond da vord ar mor du-he da Blestin hag a digass diganoc'h sè dour-mor** : La meilleure à faire est que tu ailles en bord de mer à Plestin-les-Grèves et que tu ramènes de l'eau de mer *(Ar Fouillez)* ; **Ba'n e soñj, pe ba e spered, pe ba e stumm fell daoñ be ar gwellañ dalc'h-mad** : Selon lui, ou dans son esprit, ou dans sa manière d'être il faut qu'il soit constamment le meilleur *(Plouïe)* ; **Daon ! Pep-heñi anee e loned hag a rene anê deus ur mod blije daoñ ar gwellañ** : Dam ! Chacun connaissait ses bêtes et les dirigeait d'une façon qui lui plaisait le mieux *(Plouïe)* ; **Ar gwellañ da ve komprenet gate paotr** : Le mieux pour qu'ils le comprennent mon gars *(Plouïe)* ; **Oh n'é ket daw dit-te rak ar chidour(e)n ! Ahe (e)ma ar gwellañ !** : Oh ne racle pas le chaudron ! C'est là le meilleur ! *(Berrien)* ; **An neubeutañ ma vije labouret an dou(a)r oa ar gwellañ d'an traou** : Moins la terre est labourée mieux c'est *(Skrigneg)* ; **Dour-feunteun oa ar gwellañ toud c'hoazh** : L'eau de source était encore la meilleure de toutes *(Plouïe)* ; **N'ouzon ket ken mad-se petra é ar gwellañ d'ober** : Je ne sais pas si bien que ça qu'est-ce qui est le mieux à faire *(Lannedern)* ; **Med amañ gi-m(añ) neuhe oa-ñw hardi walc'h ha heñw lar gwellañ tra 'g é toud pé vïe 'hadañ petrabes vis(e) gwraet vïou fritet, med un doussenn a ree mamañ heñ !** : Mais il était ici-même assez hardi et disait que la meilleure chose qui était lorsqu'il semait les betteraves c'était qu'on faisait une omelette, mais maman en faisait une douzaine (d'œufs) hein ! *(Kolloreg)* ; **Bremañ heus kemed choaj 'n hin(i) blij dit ar gwellañ** : Maintenant tu n'as qu'à choisir celui qui te plaît le plus *(Skrigneg)*

- **Ar gwellañ ma hall** : Du mieux qu'il peut ; **Poañgnañ reemp chom ar gwell(añ) ma gallemp** : Nous nous efforcions de rester du mieux que nous pouvions *(Plouïe)*
- **Ar gwellañ ma vé gallet** : Du mieux qu'on peut ; **Oh ya ! Da zestum 'nê ar gwellañ ma vije gallet ! Un tamm koll a vije, med n'eent ket toud da goll memes-tra, nann, cherret e vije** : Oh oui ! Pour les ramasser du mieux qu'on pouvait ! Il y avait une petite perte, mais quand-même ils ne se perdaient pas, non, on les ramassait *(Berrien)*
- **Ar gwellañ toud é** : Le mieux c'est ; **Ar gwellañ toud é pé vêgn berr** : Le mieux c'est quand ils sont courts *(Skrigneg)*

**GWELLOC'H / GWELLAC'H** ['gwɛlɔh] ['gwɛlah] : [***güelloc'h*** 1732] ad. ; Mieux / Meilleur (-e) / Préférable

**Pet(r)a larin dit gwelloc'h ?** : Que puis-je te dire de mieux ? *(Brennilis)* ; **Ar re-mañ zo bet gwelloc'h (e)vi(d) ar re-all dalc'h-mad** : Ils ont toujours été meilleurs que les autres *(Skrigneg)* ; **Ya gwelloc'h é demp** : Oui il est préférable *(Lokmarïa)* ; **Oa ket gwelloc'h ar paotr (e)vid ar plac'h** : Le garçon ne valait pas plus que la fille *(Plouïe)* ; **Nann, n'ounn ket, me(d) beañ zo gwelloc'h** : Non, je ne sais pas, mais y a meilleur *(Skrigneg)* ; **Ar merc'hed vé ken mew hag ar baotred ! Evañ rent kement 'ha, n'eint ket gwelloc'h 'è** : Les filles sont si saoules que les garçons ! Elles boivent autant ma foi, elles ne sont pas mieux non-plus *(Skrigneg)* ; **Hemañ gav daoñ é-hañw gwelloc'h (e)vid ar re-all ha goulskoude vé ket tamm e-bed gwelloc'h** : Il se croit meilleur que les autres, Et pourtant il n'est pas du tout meilleur *(Plouïe)* ; **Gwelloc'h é domp ! Mod-all vefomp be lâet** : Il est préférable pour nous ! Autrement nous aurions été tués *(Plonee)* ; **Hag ar rand(a)maniou zo gwellac'h memes-tra !** : Et les rendements sont quand-même meilleurs ! *(Kergloff)* ; **Ar re-se oa gwelloc'h ba'r skoul 'è, mïoc'h nerzh nagn 'vi(d) ar re-ell** : Ils étaient aussi meilleurs à l'école, ils avaient plus d'énergie que les autres *(Kergloff)* ; **Hemañ gav daoñ é gwelloc'h (e)vi(d) ar re-all toud ! É digourdïoc'h (e)vi(d) ar re-all ha gwelloc'h !** : Celui-ci il croit qu'il est meilleur que tous les autres ! Qu'il est plus dégourdi que les autres et meilleur ! *(Skrigneg)* ; **Mallezh en Doue n'eus ket den e-bed gwelloc'h en brezhoneg 'vid a ouïes-te !** : Nom de Dieu, il n'y a personne qui sait le breton mieux que toi ! *(Poullaouen)* ; **Se s(o) kaos lod deuh ar jistr vije gwelloc'h 'vi(d) ar re-all !** : C'est pourquoi certains cidres étaient meilleurs que d'autres ! *(Skrigneg)* ; **Ya, n'é ket gwelloc'h goude vé don, pudur vé sa(ve)t dou(a)r dê goude** : Oui, ce n'est pas mieux même si c'est profond, puisqu'on les bute ensuite (patates) *(Skrigneg)* ;

**Mond a refen gwelloc'h ma 'h efen da zibiñ bremañ ar pezh meus ba ma musetenn ahe his-se** : J'irais mieux si j'allais maintenant manger ce que j'ai dans ma musette là *(Skrigneg)*

- **A-zefot gwelloc'h** : Faute de mieux ; **Oa ket gwal gomod, med a-zefot gwelloc'h oa red o(be)r gati** : Elle n'était pas bien commode, mais faute de mieux on devait faire avec *(An Uhelgoat)*
- **Be gwelloc'h e jeu** : Se porter mieux ; **Pugur 'r gooñ vije ket a yeot, sell dijent keme(d) lann hag pa teue ar yeot goude, welleent neuhen, vije gwelloc'h o jeu** : Puisqu'il n'y avait d'herbe l'hiver, ils n'avaient donc que de l'ajonc et après lorsque l'herbe venait, alors ils se remplumaient, ils se portaient mieux *(Skrigneg)*
- **Gwelloc'h marc'had** : Moins cher / Meilleur marché ; **Goude-se vije daw da roiñ anê marc'hadmatoc'h** : Ensuite il fallait les donner pour moins cher *(Plouïe)* ; **Ha heñ na prenet 'naoñ neuhen gwelloc'h marc'had 'vi(d) a nije gwraet ar vamm-gozh !** : Et il l'avait alors achetée (la ferme) moins chère que ne l'aurait fait la grand-mère ! *(Skrigneg)* ; **Ya, justamant ! Beñ gwelloc'h marc'had é se zo sur, med boñ ! Matrehe oagn ket tre kenkoulz 'vel koat vije prenet ha red lared vije tretet d'ar mar(e)-se, añfeñ boñ ar re-m(añ)-all oa derc'het memes-tra 'è !** : Oui, justement ! Ben c'est meilleur marché, c'est sûr, mais bon ! Peut-être n'étaient-ils pas tout à fait de même valeur que le bois qu'on achetait, et il faut dire que c'était traité à cette époque, enfin bon on gardait les autres aussi tout de même ! *(Pluskelleg)*
- **Gwelloc'h sellet !** : Regardez mieux ! ; **Be zo 'n (n)eizh 'è, gwelloc'h sellet ! Set(e) prest ar re-vihen d'ond-maes deuhountoñ** : Il y a aussi un nid, regardez mieux ! Les petits sont donc prêts à en sortir *(Kolloreg)*
- **Kavoud gwelloc'h** : Préférer ; **Gwelloc'h gavant debiñ plous yac'h (e)vid debiñ foenn fall** : Ils préfèrent manger de la paille saine plutôt que de manger du mauvais foin *(Plouïe)* ; **Ka(v)oud gwelloc'h dond ba korn ar c'houj (e)vid mond ba'n amzer yin, chimudig é** : Préférer aller au coin de la cheminée que par le temps froid, il est frileux *(Laz)* ; **Ka(v)et na gwelloc'h dond amañ** : Il avait préféré venir ici *(Landelo)* ; **Dïaes moned-kuit ha bremañ a gavfent gwelloc'h kaoud o labour war ar plass** : C'est difficile de partir et maintenant ils préfèrent avoir leur travail sur place *(Skrigneg)* ; **Gwelloc'h ga(v)ent kaoud boued (e)vid kaoud labour** : Ils préféraient avoir de la nourriture que du travail *(Poullaouen)*
- **Ober da *ub.* da ve gwelloc'h** : Faire aller mieux *qqn.* ; **Pe-naos feus gwraet neuhe 'benn pareo 'nèi pe 'h ober dèi da ve gwelloc'h ?** : Comment as-tu fait alors pour la guérir ou pour la faire aller mieux ? *(Ar Fouillez)*
- **Plijañ gwelloc'h da ub** : Préféré (-e) par / Plaire plus à ; **Gwelloc'h blij ar labour park daoñ evid ar labour an tïegezh** : Il préfère le travail des champs que le travail d'intérieur *(Plouïe)* ; **Gwelloc'h blij an neubeud daoñ (e)vid ar re** : Il pourrait faire bien plus que ce qu'il ne fait / Il en fait le moins possible *(Plouïe)* ; **Ar c'hatekis a blije din-me memes-tra gwelloc'h (e)vi(d) ar galleg, kar me gomprenen ket ar galleg pé oan aet d'ar skol** : Je préférais le catéchisme que le français, car je ne comprenais pas le français lorsque je suis allée à l'école *(Skrigneg)*

**GWENAENN / GWENANENN** [gwe'nɑ̃:n] [gwe'nɑ̃:nən] : [***guenhaenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [gwena'ɛnu]) (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; Verrue

**Ur wenaenn na e gaseg oa ene** : La jument qu'il avait là avait une verrue *(An Uhelgoat)* ; **'Vi(d) ar wenanenn ! Me(d) an dra-he, 'n efed mad a oa ha ïoul a oa, me(d) oa ket koñsideret lousou oa** : Pour la verrue ! Mais ça, ça avait un bon effet et c'était de l'huile, mais ce n'était pas considéré comme médicament *(Skrigneg)*

**GWENAN** ['gwe:n(ən)] : [***guenan*** 1499] coll. (sing. **-enn** [gwe'nɑ̃:nən] [gwe'nɑ.jən] / sing. pl. **-ennou** [gwenɑ̃'nɛnu]) (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; Abeilles

**Mod-all vije ur wenanenn, pé vij(e) kemed un'** : Sinon c'était une abeille, lorsqu'il n'y en avait qu'une *(Skrigneg)* ; **Ahe zo gwenan ha' (e)maint à froñal ahe war ar wênn !** : Il y a là des abeilles et elles sont là à bourdonner dans l'abeille *(Skrigneg)* ; **Kàer nagn (e)n-om froto oant ket (e)vid (e)n-om zifenn deus ar gwenan** : Ils avaient beau se frotter ils n'arrivaient pas à se défendre contre les abeilles *(Poullaouen)* ; **Gwenan komañset da fewoul da visitañ ar bleuniou** : Des abeilles qui ont commencé à vibrionner pour visiter les fleurs *(Poullaouen)* ; **Am(añ) (e)ma ar gwen' neuh(e), am(añ) (e)ma an he(d)-kwen(an) ! Gwen' 'n-heñi oa deut war he zro** : Les abeilles sont alors ici, l'essaim d'abeilles est ici ! Ce sont des abeilles qui sont venues autours d'elle *(Laz)* ; **Un neizh(a)d-gwen(an), a-wichou vent toud (a)ssam(e)s à ho(r)tos posañ ba-lem a vé ar vamm deusoute** : Une nuée d'abeilles, elles sont parfois toutes ensemble à attendre de se poser là où est la reine d'entre elles *(Skrigneg)* ; **Ma bikè ur wenaienn ah(e), ma peus c'hoant, c'hwi flas(tr)e 'nèi un tamm ha frot ! Ha soupal(ed) dazhtu ar *piqûre* !** : Si une abeille piquait là, si tu veux, tu l'écrasais (le plantain) un peu et tu frottais ! Et ça calmait de suite la piqûre ! *(Laz)*

- **Gwenan d'ober mel** : Abeilles à miel ; **Ar re-he oa gwen'n d'o'r mel** : C'étaient des abeilles à miel *(Skrigneg)*
- **Gwenanenn-vras** : Bourdon ; **Me(d) *le bourdon* vé gwraet ar « wenanenn-vras » deusonti** : Mais on appelle le bourdon, on l'appelle la « grande abeille » *(Skrigneg)*
- **Klodad-gwenan** ['klo:də'gwe:n] : Flopée d'abeilles ; **Vé ket lar(e)t ur glodad ? Ur gloda'-gwen'** : Ne dit-on pas une flopée ? Une flopée d'abeilles *(Skrigneg)*
- **Kolênn-gwenan** [ko'lɛn gɥe'nɑ̃:n] : Ruche en paille *(Kergrist)* ; **Ha bep pla, kalz tud dé rekuperiñ gwen(an) ar mo(d)-s(e), ba'r machinou** : Et chaque année, beaucoup de gens à récupérer des abeilles comme ça, dans des machines *(Kleden)*
- **Taol-gwenan** : Essaim d'abeilles ; **Barret é an taol-gwenan** [tol ɟɥenɑ̃:n] : L'essaim est regroupé sur une branche *(Kergrist)* ; **'Benn ma ka(ve)t un taol-gwen(an) ha oan aet doc'h an aba(r)d'he-noñs ga mé dad dé zespun 'naoñ** : Avant que je n'ai trouvé un essaim d'abeilles j'étais tard dans la soirée avec mon père à les ramasser *(Kleden)* ; **Pe(va)r pe bemp pla oa chomet-heñw, an taol-gwen(an), med hezh na ràet n'ounn ket ped taol ! Tri daol-gwen(an) bep pla ràe 'nèi** : Il était resté quatre ou cinq ans, l'essaim d'abeilles, mais il a donné je ne sais combien d'essaims ! Elle faisait annuellement trois essaims d'abeilles *(Kleden)* ; **Seto ahe goud(e)-se oa diminüet an taoliou-gwen(an) neu'n** : Donc là ensuite les essaims d'abeilles avaient alors diminué *(Kleden)*

**GWENER** ['gwẽ:nɛr] : [***guener*** 1519] n.m. (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; Vendredi

**Ar gwener** [ar'gwẽ:nɛr] : Le vendredi ; **Ar c'hwezeg so d'ar gwener** : Le seize, c'est un vendredi *(Skrigneg)* ; **Ha bremañ ra pell ahann da zevezh ar gwener** : Et maintenant ça fait long d'ici la journée de vendredi *(An Uhelgoat)* ; **Me(d) kig vïe ket debet d'ar gwener ! Vijil vise gwraet** : Mais on ne mangeait pas de viande le vendredi ! On faisait abstinence *(Sant-Wazheg)* ; **Neu'n oa ket droad da zibiñ kig d'ar gwener, ar vêleien a zifenne hañ !** : Il n'y avait alors pas le droit de manger de la viande le vendredi, les prêtes l'interdisaient hein ! *(Kergloff)* ; **Beb gwener a ree krampouzh ga diw billig ha tan d'an dan, ya** : Chaque mercredi elle faisait des crêpes sur la billig et du feu en dessous, oui *(Skrigneg)* ; **Med ma nis(e) war ar marc'had da zib un tamm kig d'ar gwener, ma viche ket bet hañw da go(v)ess 'naoñ, heñ vise aet-kuit ba'n ivern sur !** : Mais s'il avait sur la marché à langer un bout de viande le vendredi, s'il n'était pas allé se confesser, il partait sûrement en enfer ! *(Kergloff)*

- **Gwener ar gr(o)as** : Vendredi saint ; **Deiezh gwener ar gr(o)as / Yun an dud, bihen ha bras** : Au jour du vendredi saint / Les gens jeûnent, petits et grands *(Kleden)* ; **An heñi had i batates deiezh gwener ar gr(o)as / So sur dé gaoud patates bras !** : Celui qui plante ses patates le vendredi saint / Est sûre d'avoir de grosses patates ! *(Kleden)*

**GWENN** [gwɛn] [gwen] [gwin] : [***guenn*** 1069] ad. (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; Blanc(he) / Livide

✗ *m. comp.* : ***askol-gwenn, koat-gwenn***

**Ha deus ar mitin vis(e) gwenn an traou, rew** : Et le matin c'était tout blanc, gelé *(Ponvel)* ; **Un tamm torch gwenn gwraet dow skloum war i hourr(e)** : Un petit torchon blanc deux nœuds faits sur le dessus *(Skrigneg)* ; **Bisachou gwenn** : Des mines livides *(Poullaouen)* ; **Ah ! Vïent ket du ! Ar lo(e)reier vïe gwlan gwenn, me(d) livet !** : Ah ! Ils n'étaient pas noirs ! Les bas étaient en laine blanche, mais teinte ! *(Plonee)* ; **Un dro-lar eñdieñ lar « 'benn ra kalz koat an deñn gwenn, vé kal(e)d ar goañw ! »** : Une expression indienne dit « quand l'homme blanc fait beaucoup de bois, l'hiver est rigoureux ! » *(Kleden)* ; **Ha c'hoazh hezh teu gwenn goude** : Et encore il devient blanc après *(Skrigneg)* ; **Oh ! Ga koat gwenn, ur sapin ma'hat !** : Oh ! Avec du bois blanc, probablement un sapin ! *(Skrigneg)* ; **Ya, n'ees ket da labourad ba'r jerdin ga dilhad gwenn** : Oui, tu ne vas pas travailler dans le jardin dans des vêtements blancs *(Plouïe)* ; **Hi-hun a lare dit 'ta ! Pa weles an traou wenn 'tond er-maes e ouïes lar verve !** : Il te le disait lui-même (le cidre) ! Lorsque tu voyais du blanc (mousse) sortir, tu savais qu'il fermentait ! *(Skrigneg)* ; **Ar bleud oa ket gwenn-gwenn, sell vije gris un tamm, me(d) bara mad a oa (me)mestra !** : La farine n'était pas blanche-blanche, elle était donc un peu grise, mais c'était quand-même du bon pain ! *(Skrigneg)* ; **Ya, (ne)med-seped a zo re-ru un tamm, re-ros hag ar re gwennoc'h un tamm, mer(e)n ha ros, n'eint ket memes liw !** : Oui, sauf qu'il y en a des un peu rouges, des roses et ceux qui sont un peu plus blancs, jaunes et roses, ils ne sont pas de la même couleur ! *(Skrigneg)* ; **Ha goude 'h es d'ar stêr ha welc'hes 'nê un tamm bihen en-dro ha lakes 'nê ba'n dour-landigou bramed dê da veañ gwenn ha braw** : Et après tu vas à la rivière et tu les relaves un tout petit peu et tu les mets dans du bleu de lessive afin qu'ils soient blancs et beaux *(Ar Fouillez)*

- **Amzeriou gwenn** : Pertes blanches *(Poullaouen)* ; **Vïe ket gwal sklêr damp pugur vise ket gwal gwenn (a)naoñ pugur vïer krog ga tamouesiñ (a)naoñ** : Pour nous il n'était pas très clair puisqu'il n'était pas bien blanc puisque qu'on commençait par le tamiser *(Plonee)*
- **Ar re-wenn** : Les catholiques ; **Ba Plouïe zo bet re-ru ha re-wenn** : Il y a eu des communistes et des catholiques à Plouyé *(Plouïe)* ; **Soñj a reent la gwenn oa** : Ils pensaient qu'il était catholique *(Plouïe)*
- **Bar(a) gwenn** : Pain blanc (blé) ; **An heñi vis(e) é tebiñ bara gwenn é (iv)e passeal amzer vad gantoñ, amzer gàer** : Celui qui mangeait son pain blanc c'est aussi passer du bon temps, du beau temps *(Plouïe)* ; **Ha mod-all vise bar(a)-gwenn neu'n d'o(be)r soubenn** : Et sinon alors il y avait le pain blanc pour faire la soupe *(Lokmarïa)* ; **Kês da gerc'ha(d) un tamm bar(a)-gwenn 'ha d'o(be)r ur bann'h soubenn** : Va donc chercher un peu de pain blanc pour faire un peu de soupe *(Lokmarïa)*
- **Doworn gwenn** : Les mains blanches (qui n'aime pas les travaux salissants) ; **Doworn gwenn vije laret 'e alïes deus ar re faote ket dê lak o doworn ba serten micheriou vije dam vije lous ha sterd** : On parlait souvent aussi des mains blanches de ceux qui ne voulaient pas mettre leurs mains dans certains métiers qu'il y avait du fait que c'était sale et difficile *(Plouïe)*
- **Gwenn-kann** : Blanc comme neige *(Poullaouen)*
- **Gwenn-vi** : Blanc d'œuf ; **Ar gwenn-vi vé sa(ve)t !** : On bat les blancs en neige ! *(Skrigneg)*
- **Heol gwinn** : Soleil blanc *(Laz)*
- **Low penn-gwenn** : Poux à tête blanche ; **Hezh pise ket droed da dapañ 'naoñ, pegur vise leun a low, low penn-gwenn gis-se dindan e hoûg** : Tu n'avais pas le droit de le prendre puisqu'il était plein de poux, des poux à tête blanche sous son cou *(Lokarn)*
- **Manac'h gwenn** : Moine de l'ordre des cisterciens ; **An 'Nac'h-Gwenn é dam gwech-all e oa ba-lec'h emomp chom amañ, e oa ur manac'hti, ur c'hloardi ha oa eno menac'h gwenn** : Le « 'Nac'h-Gwenn » c'est parce qu'il y avait autrefois là où nous somme un monastère, un séminaire et s'y trouvait des moines blancs (cisterciens) *(Lennon)*
- **Melchen-gwenn** : Trèfle blanc (*trifolium repense*) ; **Melchen-*pâture*, melchen bihen, melchen-gwenn, ar re-s(e) oa mad ba'r voenn** : Du trèfle de pâture, du petit trèfle, du trèfle blanc, ils étaient bons dans le foin *(Kleden)* ; **Melchon-gwenn zo 'è ha melchon-glas ha heñ oa ar gwellañ, ar melchon-glas** : Il y a aussi du trèfle blanc et du trèfle des prés, c'était le meilleur, le trèfle des prés *(Skrigneg)*
- **Ober un dro wenn** : Faire chou blanc ; **Un dro wenn meus gwraet** : J'ai fait chou blanc *(Poullaouen)*
- **Re-wenn** : Des blancs ; **Friket nije 'nê, pugur ma renket 'h aretal ha reiñ plass dê ha oagn é treujiñ « kakakakakakak ! » seizh da-heul an tad hag ar vamm ! Re-wenn !** : Il les aurait écrasés, puisque j'ai dû

m'arrêter et leur donner la place alors qu'ils traversaient « kakakakakakak ! » sept à la suite du père et de la mère ! Des blancs ! *(Skrigneg)*

**GWENNAÑ** ['gwɛnə] : [***guennaff*** 1499] vb. (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; Blanchir

**'Stribil war ur vazh gwennet** : Suspendu à un bâton blanchi *(Poullaouen)*

**GWENNEG** ['gwɛnɛg-k] : [***guennec*** XVIe] n.m. (pl. **-eien** [gwɛ'nɛjən]) (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; Sou / Pécule

**Pegemed a rofes din evid ur gwenneg ?** : Combien me donnerez-vous pour un sou ? *(Skrigneg)* ; **Dalc'h un tamm gwerzh-putun ba e yalc'h da gaoud un neubeud gwenneien** : Garder un peu de pourboire dans sa bourse pour avoir un peu de sous *(Plouïe)* ; **Deg kwenneg** [de'kwɛnəg-k] : Dix sous *(Plouïe)* ; **Hag a vije un neubeud gwenneien ga bep-hini** : Et chacun était en possession de quelques sous *(Plouïe)* ; **Mond a reen ha me ma ur gwenneg pe un dra be-vech** : J'allais et j'avais un sou ou un quelque chose à chaque fois *(Lokmarïa)* ; **Pe(va)r mis on bet neb kaoud gwenneg e-bed !** : J'ai été quatre mois sans avoir un sou ! *(Plonee)* ; **Oa ket ur gwenneg war ar maes pa oan ahe gis-se, da zigentañ toud ahe !** : Il n'y avait pas un sou à la campagne lorsque j'étais comme ça, là au tout début ! *(An Uhelgoat)* ; **Oa ket bet 'preniñ 'n neud diganes na laket gwenneg e-bed ba'h ar plad !** : Elle ne t'acheta pas le fil et ne mit pas un sou dans le plat ! *(Skrigneg)* ; **Kar ar merc'hed ba kêr gis-se 'h ee da foar Uhelgoat, alïes 'h ee ur c'hog pe dow ba'r baner, pe ur lapin ha ga'ent tud da brenañ 'nê 'vid kaoud ur tamm gwenneg !** : Car comme ça les femmes allaient à la foire d'Huelgoat, il y avait souvent un coq ou deux dans le panier, ou un lapin et ils trouvaient des gens pour les acheter pour avoir un peu de sous ! *(Berrien)* ; **Pugur gwech-all vïe ket kement-se arc'hant ha vïe gwerzhet traou dam da gaoud un tamm gwenneg bennaket** : Puisque autrefois il n'y avait pas tant que ça d'argent et on vendait des choses pour avoir un petit pécule *(Plonee)* ; **Oa ket arc'hant da zond, ar pezh vise gwraet yee toud ! Hag a mé gwas, ma vise ur gwenneg *supplément* oa antetet ga'r Bours dija !** : Il n'y avait pas d'argent pour venir, tout ce qu'on se faisait partait ! Et mon mari, s'il avait un sou en supplément, il s'entêtait déjà en Bourse ! *(Ar C'hastell-Ne)*

- **Gwenneg-toull** : Ancienne pièce trouée ; **Heñ neus ket ur gwenneg-toull barzh foñs e hodellou** : Il n'a pas un radis en poche *(Skrigneg)*
- **Gwennek-ha-gwenneg 'h a e voutik da nintra** : Son affaire périclite sou par sou *(Plouie)* ; **An heñi a vïe kollet toud e wenneien gantoñ** : Celui qui avait perdu tous ses sous *(Plouïe)*
- **Neus ket gwenneg arreset** : Il n'a pas d'arrhes ; **Nôa ket gwenneg 'rres't 'benn nôa gwraet an dimarchou ha-toud** : Il n'avait pas d'arrhes quand il avait fait les démarches et tout *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ma gwas oa deus ur familh vras 'e, me(d) nôa ket gwenneg 'rres't (e-)bed 'nèoñ** : Mon mari était aussi d'une grande famille, mais il n'avait pas d'arrhes du tout *(Ar C'hastell-Ne)*

**GWENNIG** ['gwɛnic] : [***gwennig*** 1927] n.f. (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; Tabouret des champs (plante) / Fils de la vierge (filandres)

**Sell (e)ta ar wennig** : Regarde les fils de la Vierge *(Poullaouen)*

**GWENTAÑ** ['gwɛntə] ['gwẽntə] : [***guentaff*** 1464] vb. (mut. **gw** > **w** prononcé **v**) ; Vanner / Venter

**Ahaha ! Vis(e) ket, daw vis(e) gwentañ** ['gwẽntə] **(a)nèi raog ga'r wentéres** : Ahaha ! Non, il fallait avant la vanner au tarare *(Karais)* ; **Ar marc'h-du oa deut da zornañ ha oa ket gouest da wentañ (a)nèoñ, oa daw lesk anaoñ da goueo war ar leur, toud da goueo, pugur oa re sec'h** : On avait amené la machine à vapeur pour le battre, mais il n'arrivait pas à le vanner, il fallait le laisser tomber sur le sol, tout tomber, puisqu'il était sec *(Berrien)*

**GWENTÉRES** [gwɛn'teːrəz-s] [gwɛn'te.rz-s] [gwẽn'te.rz-s] : [***gùênteréss*** 1744] n.f. (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; Vanneuse / Tarare / Ventileuse

**Ar c'hrouer zo un dra-all, an dra-he so (e)vi(d) separ(iñ) ar greun ba'r wentéres** [vẽn'te.rz-s] **!** : Le crible, c'est autre chose, c'est pour séparer le grain dans le tarare ! *(Speied)* ; **Bi oa laket ba'r hrañch, ma vise fall an amzer 'h ee an dud ga'r wentéres da wentañ, da basseal (a)naoñ** : On le mettait dans la grange, si le temps était mauvais les gens prenaient la vanneuse pour le vanner le passer *(Berrien)* ; **Ar re-h(e) vïent ket blesset tamm (e-)bed 'nê-gn, 'n ed 'è hag ar wentéres 'è, an dra-s(e) ree ket dê-gn tor e-bed dê** : Ils n'étaient pas blessés du tout, le blé non-plus et le tarare également, ça ne leur faisait aucun tort *(Kareis)* ; **Ya ! Ga'r vreilh ya ! An dra-he vije laket ur pezh bach war an dou(a)r da lakad chom ar greun neuhe, hete goud(e) vije red c'hoazh passeal ar greun ba'h ur wentéres !** : Oui ! Au fléau oui ! Pour ça on mettait une grande bâche sur le sol pour qu'alors le grain reste, après donc on devait encore passer le grain dans la vanneuse *(Skrigneg)* ; **Ar wentéres oa ur c'hached ha oa un tamm koat ha' tàè ar mo(d)-s(e), *en biais* ha deus an tu-ell, b(l)am d'ar greun 'è da risk(l)añ d'ond barzh** : Le tarare c'était une caisse, il y avait un bout de bois qui venait comme ça, en biais et de l'autre côté, afin que le grain y glisse aussi *(Karais)* ; **Hag ar merc'hed vis(e) en-dro d'ar wenterésed, diw wentéres vis(e) 'hond en-dro, un' 'vi(d) ar greun tàe deus dindan ar c'houfr ha un'-all 'vi(d) ar greun tàe deus dindan an hijéres** : Et les femmes étaient autours des tarares, deux tarares fonctionnaient, une pour le grain qui venait de dessous le coffre et un autre pour le grain qui venait de dessous le secoueur *(Ponvel)* ; **Ha 'vi(d) ar merc'hed neu'n a vouete ar wentéres vis(e) laret renk ar greun d'ond ba'r wentéres, boueta 'r wentéres, ur plac'h vïe war un tabor** : Et alors pour les femmes qui alimentaient le tarare on disait de ranger le grain pour qu'il aille dans le tarare, alimenter le tarare, une femme était sur un tabouret *(Ponvel)* ; **Oh gast, ar wentéres oa uvel-mat hañ ! Ha ba kein ar wentéres vise daw pouss an traou barzh** : Oh putain, le tarare était très haut hein ! Et au dos du tarare, il fallait pousser les choses à l'intérieur *(Ponvel)* ; **Ha vis(e) karget ar pezh vise gwentet neu'n, pé vise gwentet ga'r wentéres** [vɛn'te.rz-s] **ahe ha an dra-se oa roll ar merc'he(d) : Un' vise 'voueta ar wentéres, lakè pass re d'ond barzh 'ssames** : On chargeait alors ce qui était vanné, lorsqu'on vannait là au tarare et c'était le rôle des femmes : Une qui alimentait le tarare, qui n'y mettait pas trop en même temps *(Karais)* ; **Ar**

**wentéres na un dorn ha vis(e) troiet hoñzh ha hoñzh ree a(v)el, paletou oa barzh hag a ree a(v)el ha' lakè ar pellachou d'ond-roud hag ar greun gouïè ba-(d)indan ha ma vise re lous vis(e) passeet-heñw diw wech !** : Le tarare possédait une manivelle que l'on tournait et il produisait du vent, il y avait des palettes à l'intérieur qui produisaient du vent et expulsaient les déchets de balle, ainsi le grain tombait dessous et s'il était trop sale, on le repassait deux fois ! *(Karais)*

**GWEÑWN / GWEVN** ['gwɛ̃wn] : [***guezn*** 1499] ad. ; Agile / Ferme / Résistant (-e) / Souple / Flexible / Malléable

**Pegur neugn killidet a-bred ba'r bern ba'h an hangar hag a oaint deut da ve gweñwn** : Puisque elles avaient germé tôt dans le tas dans le hangar et elles étaient devenues malléables *(Plouïe)* ; **Hezh zo ur fissellenn (e)vid lared lar é-heñw gweñwn ha gouest d'ober kalz draou** : C'est une ficelle pour dire qu'il est souple et capable de faire plein de choses *(Plouïe)* ; **Kar ar plous-kerc'h sec'h a bade ket è, me(d) lem a vije un tamm bihen a-raog oa sec'h : Gweñwn ahe gis-se, an dra-he zerc'he an taol deuh ar pressou(e)r !** : Car la paille sèche d'avoine ne durait pas non plus, mais là un petit peu avant qu'elle ne soit sèche : Souple là comme ça, ça résistait au pressoir ! *(Skrigneg)*

- **Dalc'h gweñwn war e labour** : Travailler de façon efficace ; **An heñi na zelc'he ket gweñwn war e labour** : Celui qui ne travaille pas de façon efficace *(Plouïe)* ; **Me a zelc'he gweñwn war ma labour** : Je travaillais de façon efficace *(Plouïe)*

**GWER** [gweːr] : [***guezr*** 1499] ad. ; Vert (-e)

**Ah fei Zoue ! Brem(añ) (e)mamp fichet ba'r skoul ga ur lo(e)reier livet gwer !** : Ah ma foi ! Maintenant nous sommes parées à l'école avec des paires de bas teints en vert ! *(Plonee)* ; **Heñ oa ur blantenn gwer mo(d)-se, ree keme(d) deliou ha neuhe gwrïou !** : C'était une plante verte comme ça, elle ne faisait que des feuilles et alors des racines ! *(Skrigneg)* ; **Ar re-he oa gwer-gwer hañ ! Ar re-he ma'hat oa tond deuh ar c'hoñjelateur, 'houzoh walc'h** : Ils étaient bien verts hein ! Ils sortaient sûrement du congélateur, vous savez bien *(Skrigneg)* ; **Ar jalotes vije laket ba ar saladen, vije laket ar pezh so gwer ahe da zigentañ, met(r)amant un tamm kignon !** : On mettait les échalotes dans la salade, on mettait ce qui est vert en premier, sinon un peu d'ail ! *(Skrigneg)* ; **Ur wiskoul, wichou vije gwraet, vije 'h ampechet 'nèi da val(e), heus ket bet gwel(et) ur machin gwer ah(e) ga blew toud wichou ah(e) ?** : Une chenille, parfois on faisait, on l'empêchait de marcher, tu n'as jamais vu un machin vert plein de poils parfois là ? *(Skrigneg)*

**GWER / GWIR** [gweːr] [gwiːr] : [***gwezr*** 1716] coll. : (du / des) Verre(s) (cf. **GWERENN**)

**Laket gwir braw war an daol** : De beaux verres mis sur la table *(Skrigneg)* ; **Me(d) an dra-he zo gwir sè !** : Mais ça c'est vrai, tiens ! *(Plonee)* ; **Tammou gwir bi'n fin da evañ gwin kozh** : De petits verres fins pour boire du vieux vin *(Skrigneg)* ; **Un doukenn zo ur lestr ugent litr, laket ba ur baner kuit da dorriñ ar gwer, laket vé dour pe chistr barzh, pe traou ar mo(d)-se** : Une dame-jeanne est une bonbonne de vingt litres, mise dans un panier afin d'éviter de casser le verre, on y met de l'eau ou du cidre ou d'autres choses comme ça *(Plouïe)* ; **Klêt vïe ar gwer strakal war ar lor-zi** : On entendait les verres cogner sur le sol *(An Uhelgoat)* ; **Me meus kempennet ar gwer deus ar prenessou, lugerniñ ragn** : J'ai nettoyé les carreaux des fenêtres, ils luisent *(Plouïe)* ; **Heñw dape paper oa da sec'hiñ 'è i draou ar mo(d)-se ha gou(de)-se, ma teue paotred d(a) wel(ed) ha tap ur chopin(a)d ! Ha vïe tapet ar paper vïe bet gantoñ 'sec'hiñ ar gwer !** : Il prenait du papier qui servait aussi à sécher ses trucs comme ça et ensuite, si des gars venaient le voir et prendre une chopine ! Il prenait le papier qui aurait servi à sécher les verres *(Plonee)*

- **Pod-gwer** : Pot en verre ; **Ah ya ! Med neu'n lakes ar c'hig ba'r poujou-gwer, pé vije lah(et) ar pe-moc'h sallès ket 'naoñ na mann e-bed !** : Ah oui ! Mais alors tu mets la viande dans les pots en verre, lorsqu'on tuait le cochon tu ne le salais pas ni rien ! *(Kallag)* ; **Kar vije troc'het teir-pider goteletenn (a)ssames ha neu'n vïent lakeet ba'r poujou-gwer ha lakees un tamm bihen hor(e)n gante ha vijent laket da boahad goud(e)-se neu'n pad div eur, pe teir eur** : Car on coupait trois-quatre côtelettes alors mises ensuite en cuisson pendant deux heures, ou trois heures *(Kallag)*
- **Toull-gwer** : Dépotoir de verrerie ; **Oa ket traou prenet ! Me meus choñj ba Kerdent, lec'h oan bihen, 'h eemp ba'n toull-gwer** : Il n'y avait pas de trucs achetés ! Je me rappelle qu'à Kerdent, là où j'étais petite, nous allions dans le dépotoir de verrerie *(Berrien)* ; **Toull-gwer, ya : Pa dorres ur volenn pe un assïed vije chetet toud ba un amplassamant dreñw an ti pe dreñw ur c'harr ha ni 'h ee da furikal an dra-he da dap brawigou da c'hoa(r)i ti bihen** : Dépotoir de verrerie, oui : Lorsque tu cassais un bol ou une assiette, on jetait tout dans un emplacement derrière la maison, ou derrière une charrette et nous nous allions fureter pour y choper des jouets pour jouer à la dînette *(Berrien)*

**GWERBIL** ['gwɛrbəl] : [***gwerbilh*** 1992] ad. & n.m. ; Eau croupie

**Gwerbil war ar prajou** : De l'eau croupie sur les prés *(Poullaouen)*

**GWERC'H** [gwɛrh] : [***guerch*** 1499] ad. (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; Vierge / Chaste

**Houmañ zo ur plac'h gwerc'h** : Cette fille est vierge *(Plouïe)* ; **Hezh zo gwerc'h papred** : Il est toujours vierge *(Plouïe)*

**GWERC'HES** ['gwɛrhəz-s] : [***guerches*** 1499] n.f. (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; Vierge

**Ar werc'hes na bet ur bugul...** : La vierge avait eu un enfant... *(Plouïe)* ; **Med gleet oa dit be laret d'ar person neu'n lar ha gwelet ar Werc'hes** : Mais il eut fallu alors que tu le dises au recteur que tu as vu la Vierge *(Poullaouen)* ; **Ya ! Me zo 'n-om ga(ve)t ba ur passaj ahe ha meus gwel(e)t ahe ar Werc'hes** : Oui ! Je me suis retrouvé là dans un passage et j'y ai vu la Vierge *(Poullaouen)*

➢ **Gouel ar Werc'hes hanter-eost** : Fête de l'Assomption

**GWERENN** ['gwe:r(ɛ)n] : [***guezrenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [gwe'rɛnu]) (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; Verre (à boire) ; Vitre / & appr. Vasque (cf. **GWER**)

**Oh ur mell gwerenn hag a zo ba-tal ar maner** : Oh une grande vasque qui se trouve face au manoir *(Landelo)* ; **Matrehe un de (e)ma me 'n-hi(ni) 'o evañ ba e werenn !** : Peut-être qu'un jour, ce sera moi qui boirai dans son verre ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! Pass ken don-se, a-peu-prè mo(d)-se, 'vel ar werenn ahe** : Oh ! Pas si profond que ça, à-peu-près comme ça, comme le verre là *(Skrigneg)* ; **Hag e werenn vé gwel bapred ma'hat ba maner ar Rusquec, med torret é-hi !** : Et on voit probablement toujours sa vasque au manoir du Rusquec mais, elle est cassée ! *(Landelo)* ; **Ha vije leuniet an toull ga ur werenn ha vije laket dour barzh, d'o(be)r an toull, dour yin** : Et on remplissait le trou avec un verre dans lequel on mettait de l'eau, pour faire le trou, de l'eau froide *(Lokmarïa)* ; **Gwich-all vije leusk(et) ar vugale da lipad pezh vije ba'r wer(e)nn war-lerc'h an dud hag an dra-he blije d'ar vugale hañ ! Chome un tamm ba foñs ar wer(e)nn hag a reent an dro** : Autrefois on laissait les enfants lécher ce qui restait après les gens dans leur verre et ça plaisait aux enfants hein ! Il restait un peu dans le fond du verre et ils faisaient le tour *(Skrigneg)* ; **Med oa ket dour-ell ha vis(e) red d'ob(e)r ga hezh ha vis(e) gwraet boued ga'n dra-he memes-tra, med vis(e) ket evet ba'r werenn ha wechou vis(e) laret « lesk 'naoñ da ziloaiiñ ! »** : Mais il n'y avait pas d'autre eau, il fallait faire avec et on l'utilisait quand-même pour faire à manger, mais on ne la buvait pas au verre et parfois on disait « laisse-la décanter ! » *(Poullaouen)* ; **Sete pep-hini 'h ee i gontell gantoñ hag e fourchetes hag i wer(e)nn ! Meus owen** : Chacun apportait donc son couteau, sa fourchette et son verre ! J'en ai peur *(Skrigneg)*

➢ **Ginou ar werenn** : L'ouverture du verre ; **Ar fleur(e)nn vije a-peu-prè 'vel ginou ar wer(e)nn ahe gis-se** : La fleure était à-peu-près comme l'ouverture du verre là comme ça *(Skrigneg)*

➢ **Gwerenn-lost-hir** : Verre à pied ; **Oa grannoc'h dèi reiñ daoñ ur werenn-lost-hir** : C'était plus distingué pour elle de lui donner un verre à pied *(Skrigneg)*

➢ **Gwerenn-moutard** : Verre à moutarde ; **Grannoc'h ba'h ur werenn-lost-hir kentoc'h 'vid reiñ daoñ ba'h ur werenn-moutard !** : C'était plus distingué dans un verre à pied que de lui donner dans un verre à moutarde *(Skrigneg)*

**GWERENNAD** [gwe'rɛnɛd-t] : [***güezrennad*** 1732] n.f. (pl. **gwerennajou** [gwerɛ'nɑ:ʒu]) (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; Verre de / Verre rempli

**Ha sete noaint kemeret bep a werennad ahe** : Ils prirent donc là chacun un verre rempli *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ur werennad vihen d'ev ahe beb vis(e) tomm domp 'è, an dra-h(e) oa gwerzh-putun 'e** : Là aussi un petit verre à boire dès que nous avions chaud, c'était aussi un pourboire *(Speied)* ; **Ur bann'h lambig dèoñ deuh ar mintin ha vïe ràet ur werennad-lambig ha Jañ-Loui ba'n hent (a)darr(e) da glask chistr (a)darr(e) !** : Un coup de lambig pour lui le matin et on lui donna un verre de lambig et Jean-Louis en retour de nouveau pour chercher du cidre à nouveau *(Poullaouen)*

**GWERJE** ['gwɛrʒe] : [***gwerje*** 1927] n.f. (pl. **-ou** [gwɛr'ʒe:u] **gwerjïou** [gwɛr'ʒiw]) (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; Verger (cf. **LÏORZH**)

**Kled walc'h é da werje ?** : Ton verger est-il assez abrité ? *(Poullaouen)* ; **Se zo kaos gwech-ell ba'r gwerjïou vise laket *différentes* gwe blam d'an avalou dé vi mesket** : C'est pourquoi autrefois dans les vergers, on mettait différents arbres afin que les pommes soient mélangées *(Kareis)* ; **Gwech-ell ba'r gwerjeou vïe lak(et) ur bern sort avalou, mesket an avalou, blam dê dé vid difer's** : Autrefois on mettait dans les vergers énormément de sortes de pommes, on mélangeait les pommes, afin qu'elles soient différentes *(Kareis)*

**GWERMIN** ['gwɛ̀rmin] : ad. ; Stagnant (-e)

**Dour gwermin** : Eau stagnante *(Berrien)*

**GWERZ** [gwɛrz-s] : [***guers*** 1499] n.f. (pl. **-iou** ['gwɛrzju]) (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; Complainte

**Sa(v)et meus ur werz e galleg** : J'ai créé une complainte en français *(An Uhelgoat)*

**GWERZH** [gwɛrz-s] : [vx. br. ***guerth*** ; ***guerz*** 1633] n.f. (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; Vente / Vente judiciaire

**Bet oa bet ar werzh war ar mobilier** : Il y avait eu une vente judiciaire sur le mobilier *(An Uhelgoat)* ; **Ha meus graet ur brenadenn gér ba ur werzh** : Et j'ai fait un cher achat dans une vente *(Poullaouen)* ; **An dra-he vis(e) imbannet raog war ar groas ha-toud « 'benn de-mañ-de zo ur werzh »** : Avant on annonçait ça face à la croix et tout « il y a une vente tel ou tel jour » *(Sant-Wazheg)*

➢ **Be ur werzh war e horre** : Subir une vente judiciaire ; **Ha goud(e)-se, 'benn ar bla(v)ezh war-lerc'h, war ar gêr-se oa avañsoc'h a oa bet 'è ar werzh war o gorr(e) dê 'è, pigur oagn ket 'vid pêo o fermou 'nê** : Et ensuite, l'année suivante, sur ce hameau-là plus loin, ils avaient subi une vente judiciaire, puisqu'ils ne pouvaient pas payer leurs loyers *(Sant-Wazheg)*

➢ **Lakad gwerzh** : Mettre en vente ; **Am(añ) meus lak(et) gwerzh, sete 'benn bla matre'n vin ket amañ…** : Ici j'ai mis en vente, donc d'ici cette année je ne serai peut-être plus ici… *(Kleden)*

➢ **Lakad penn *ub.* gwerzh** : Mettre la tête de *qqn.* à prix ; **Amañ zo laket penn paotr ar roue gwerzh pugur ne bês ket i gle hag 'o krouget damaït** : Ici on met la tête du garçon du roi à prix puisqu'il ne paie pas sa dette et tout à l'heure il sera pendu *(Lokered)*

➢ **Lakad ur werzh war(-gorre) *ub.*** : Faire une vente judiciaire à *qqn.* / Saisir les biens de *qqn.* ; **Hag an hurcher o lakad ar werzh war an dud pé 'hellent ket pêo o gle** : Et l'huissier de pratiquer la vente judiciaire pour les

gens lorsqu'ils ne pouvaient pas payer leur dette *(An Uhelgoat)* ; **Ba'r gêr avañsoc'h oa bet 'è laket ar werzh war e gorr(e)** : Dans le village plus loin, il avait été saisi *(Sant-Wazheg)* ; **Eh beñ, lak(et) ar werzh war e gorr(e)** : Eh ben, on lui fit une saisie immobilière *(Sant-Wazheg)* ; **Med ar re oa amañ gi-mañ, ar re oa bet laket gwerzh war o gorr(e) 'hat ! Eh beñ oagn ket fenaient 'nê-gn, oagn tud kourajus, med nagn ket reüssisset 'nê-gn pet(r)a !** : Mais ceux qui étaient ici, ceux qui avaient été saisis ma foi ! Eh ben ce n'étaient pas des fainéants, c'étaient des gens courageux, mais ils n'avaient pas réussi quoi ! *(Sant-Wazheg)* ; **Ha setou ar ferm oa avañsoc'h, hou(zh) oa ur ferm vras ha 'benn oa laket gwerzh war ar merour oa barzh, eh beñ ar ferm oa bet gwerzhet war-lerc'h !** : Et donc la ferme plus en avant, c'était une grande ferme et lorsque le locataire qui l'occupait fut saisi, eh ben la ferme fut vendue par la suite *(Sant-Wazheg)*

**GWERZH-PUTUN** [gwɛrs'pytyn] : [***gwerz butun*** 1895] n.m. (à mentionner comme un coll., donc un pl.) ; Pourboire

**Ur werennad vihen d'ev ahe beb vis(e) tomm domp 'è, an dra-h(e) oa gwerzh-putun 'e** : Là aussi un petit verre à boire dès que nous avions chaud, c'était aussi un pourboire *(Speied)* ; **Braw vije gwraet d'ar re-he, vije rôet amann ! Ha laezh ! Ha gwinizh ha-traou dê ! Ha gwerzh-putun !** : Ils étaient bien traités, on leur donnait du beurre ! Et du lait ! Et du blé et autres ! Et du pourboire ! *(Skrigneg)* ; **Deus nos vise rôet un tamm gwerzh-putun d'an dud, be zo lod ha' brene butun gante ha be zo lod ha' zalc'he 'nê ba o yalc'h** : De nuit on donnait un peu de pourboire aux gens, il y en a certains qui s'en servait pour acheter du tabac, et il y en a certains qui le gardait dans leur bourse *(Plouïe)*

**GWERZHAÑ** ['gwɛrz(ə)] : [***guerzaff*** 1499] vb. (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; Vendre / Pratiquer une vente judiciaire / & fig. Vendre (trahir)

**Ah ! Lod vise gwerzhet kér, ya** : Ah ! Certains étaient vendus chers, oui ! *(Kareis)* ; **Med gwerzh hezh ! Heus ket emm !** : Mais vends-la (maison) ! Tu n'as pas besoin *(Skrigneg)* ; **Ba'r feurmou brassoc'h un tamm vise gwerzhet tammou ed 'e** : Dans les fermes un peu plus grandes on vendait aussi un peu de céréales *(Plouïe)* ; **Ma'hat ree re boan dê gwerzh o gerseg** : Ça leur faisait probablement trop de peine de vendre leurs chevaux *(Kleden)* ; **Oh gast !!! Oh nondedïe !!! Hemañ neus gwerzhe' 'ha(n)on !** : Oh putain ! Oh nom de Dieu !!! Il m'a vendu ! *(Skrigneg)* ; **Ha gwerzhet na lod i wreg ba Bolazeg 'vi(d) choukour preniñ 'naoñ 'è** : Et il avait vendu la part de sa femme à Bolazec pour aussi aider à l'acheter *(Skrigneg)* ; **Ya, beñ toud an traou oa mad da werzhañ gwich-all, memes ar c'haoc'h-yir !** : Oui, ben autrefois tout était bon à vendre, même la fiente de poule ! *(Skrigneg)* ; **Guichou na ket derc'het i gaseg da labour(a)d me(d) na gwerzhet (a)nèi** : Guichou ne garda pas la jument pour travailler, mais il la vendit *(Kleden)* ; **Ba-blassou vïe gwerzhet amann** : Par endroits on vendait du beurre *(Plouïe)* ; **An heñi oa é werzhañ** : Celui qui vendait *(Plouïe)* ; **Teue ket benn da werzh bara gol gér kin** : Il n'arrivait plus à vendre son pain bien cher *(Landelo)* ; **Labourad remp gante ha gwerzh hinïennou vije gwraet 'è** : On s'en servait pour travailler et on en vendait également certains *(Skrigneg)* ; **Ar loned vïe gwerzhet (a-)hed ar bla** : On vendait les bêtes toute l'année *(Sant-Wazheg)* ; **Ar c'heseg bihen vije gwerzhet 'è** : On vendait aussi les petits chevaux *(Skrigneg)* ; **An ti neus ket gwerzhet** : Il n'a pas vendu la maison *(Berrien)* ; **Ar re-s(e) vis(e) ka(ve)t ba'n tïer ba-lec'h werzhègn traou 'è !** : On les trouvait dans les maisons où ils vendaient des choses également ! *(Karais)* ; **Un' bennag na lar(e)t daoñ vije gwerzhet grilhed ha oa aet da breniñ !** : Quelqu'un lui avait dit qu'on vendait des grillons et il était allé en acheter ! *(Skrigneg)* ; **Hag an de war-lerc'h vintin a'h ee adarre d'o(be)r tro ar c'hêriou da 'h essañ gwerzh' hi zraou** : Et le lendemain matin, elle allait de retour faire le tour des villages pour essayer de vendre ses trucs *(Skrigneg)* ; **Emm vise anê da werzhañ (e)vid kaoud an traou hañ, (e)vid kaoud butun ha neu'n vise ket kalz erc'hent hañ** : On en avait besoins pour vendre (des œufs) pour avoir des choses hein, pour avoir du tabac et alors il n'y avait pas beaucoup d'argent hein *(Ponvel)* ; **Med mod-all zo renket gwerzhañ toud** : Mais autrement on est obligé de tout vendre *(Berrien)* ; **Blam da werzhañ da gaoud arc'hant** : Afin de vendre pour avoir de l'argent *(Landelo)* ; **Pegement peus gwerzhet (a)nê ?** : Combien les as-tu vendus ? *(An Uhelgoat)* ; **Med c'hwi zo kontant matresse da werzhañ ar c'hwitell-te din-me ?** : Tu serais peut-être d'accord de me vendre ce sifflet-là ? *(Lokereg)* ; **Neubeud anoudegezh da werzhañ** : Peu de connaissance à revendre *(Poullaouen)* ; **Beñ daw gwerzh ma oa kimed an dra-he 'ha** : Ben il fallait vendre s'il n'y avait que ça ma foi *(Berrien)* ; **Hezh zo ur marc'hadour-dour ha hezh a werzh dour** : C'est un distributeur d'eau, il vend l'eau *(Poullaouen)* ; **Ah ya, ma Doue, ma mamm 'h ee tre da Uhelgoat da werzhañ e damm amann** : Ah oui, mon Dieu, ma mère allait jusqu'à Uhelgoat vendre son beurre *(Ponvel)* ; **N'é ket ga'r loned, vïent ket gwerzhet (a)nê ba Gouel-Mikêl** : Ce ne sont pas les bêtes, on ne les vendait pas à la Saint-Michel *(Sant-Wazheg)* ; **Amañ pé vije re vije gwerzhet !** : Ici lorsqu'il y avait trop on vendait ! *(Berrien)* ; **Traou ar mod-se vent ket gwerzhet ! Nann ha me ma gall(et) 'h ampech gwerzhañ 'nèi** : On ne vend pas des choses comme ça ! Non, j'avais pu empêcher qu'on la vende *(Ponvel)* ; **Ma zad oa marc'hadour hag a zresse (a)nê da werzh, heñ neus bet gwraet mad, gwraet arc'hant ar mod-se** : Mon père était marchant et les dressait pour les vendre, il a bien fait, il a fait de l'argent comme ça *(Skrigneg)* ; **Ma peus c'hoant da werzh anê vin-me kontant da brenañ, petramed da roiñ doc'h danve pe dilhad !** : Si tu veux les vendre je serai d'accord d'acheter ou-bien de vous donner du tissu ou des vêtements ! *(Berrien)* ; **An dra-he vije gwerzhet ba an apotikerezh** : On vendait ça en pharmacie *(Skrigneg)* ; **Amañ vé gwerzhet levèriou** : Ici, on vend des livres *(Skrigneg)* ; **Me ga(v)e dïaes gwerzh, ar re-he oa gwraet ga ma zad-kozh, ma zad, ma gwas na cheukouret 'e** : Je trouvais dur de vendre, ils avaient été faits par mon grand-père, mon père, mon mari avait aidé également *(Skrigneg)* ; **Ba'r feurmou mad, ba-lec'h vis(e) ur bern jistr vij(e) gwerzhet (a)n heñi mad ha vis(e) derc'h(et) an heñi fall** : Dans les bonnes fermes, là où il y avait beaucoup de cidre, on vendait le bon et on gardait le mauvais *(Kleden)* ; **Werzhin ket (a)nèoñ doc'h ! Oh ! Me zo powr ha me meus c'hoant da zalc'h hezh ma neus talvoudegezh !** : Je vous ne le vendrai pas ! Oh ! Je suis pauvre et je veux le garder s'il a de la valeur ! *(Lokered)* ; **Pé na gwerzhet e varc'hadourezh** : Lorsqu'il vendit sa marchandise *(An Uhelgoat)* ; **Gwerzh e ene d'an diaoul** : Vendre son âme au diable *(An Uhelgoat)* ; **Be laosk war da bris ma faot dit gwerzhañ** : Sois lâche sur ton prix si tu veux vendre *(Poullaouen)* ; **Med matresse é imsawoc'h din gwerzhañ dour 'vid gwerzhañ gwin !** : Mais peut-être est-il préférable que je vende de l'eau plutôt que de vendre du vin ! *(Ar Fouillez)* ; **P(a) oamp e(rr)i neuhe di-raog ar sorti, 'n (hi)ni na gwerzhet, me lare dèi** : Lorsque nous fûmes

arrivés devant la sortie, celle qui avait vendu, je lui dis *(Skrigneg)* ; **Gwerzhet da Verrien digentañ ha goude neuhe un'-all deus Plougras ahe na prenet 'nèi** : Elle fut tout d'abord vendue à Berrien et alors après un autre de Plougraz l'avait achetée *(Skrigneg)* ; **Ar marc'hadour-amann bassee war ar maes gwech-all hag vïe gwerzhet an amann, gwerzhet ar vïou !** : Autrefois le marchand de beurre passait à la campagne et on vendait le beurre, on vendait les œufs ! *(Plonee)* ; **Pugur gwech-all vïe ket kement-se arc'hant ha vïe gwerzhet traou dam da gaoud un tamm gwenneg bennaket** : Puisque autrefois il n'y avait pas tant que ça d'argent et on vendait des choses pour avoir un petit pécule *(Plonee)* ; **Toud ar loned oa gwerzhet 'vid pêo ar pezh nôa-heñw dé roïñ d'e batroñ** : Toutes les bêtes furent vendues pour payer ce qu'il devait donner à son patron *(Sant-Wazheg)* ; **Me zo bet 'tennañ barzh da-houde ma-hun, vise gwerzhet dit tri vetr da dennañ, me n'ounn ket pegement ar metr 'ha oa 'è** : Je suis allé y extraire moi-même ensuite (la tourbe), on te vendait trois mètres pour extraire, je ne sais pas combien c'était le mètre non-plus ma foi ! *(Brennilis)*

- **Da werzhañ** : À vendre ; **Ar re vïe ba'r c'hreier vïe da werzhañ** : Celles qui se trouvaient dans les crèches étaient à vendre *(Plouïe)* ; **Ha neus laket e feurm da werzhañ mechañs** : Et il a sûrement mis sa ferme en vente *(Berrien)* ; **Daon pe-lec'h oa à chom ?! – Daon 'ha ! Ba'h an ti zo da werzhañ kichenn ti Alice Cornec ahe !** : Dam mais où habitait-elle ?! – Ma foi ! Dans la maison qui est à vendre là à côté de chez Alice Cornec *(Skrigneg)* ; **Ha moèr(e)b 'Fin vije ba'r gambr neuhe 'h o(be)r krampouzh ! Hou(zh) a ree krampouzh da werzhañ !** : Et la tante de 'Fin était alors dans la chambre à faire des crêpes ! Elle faisait des crêpes à vendre ! *(Skrigneg)* ; **Med neuhe vije gwraet neuhe tïer neve kalz lec'h bremañ zo forz pegement a dïer ha vent toud da werzhañ kajimant** : Mais alors on faisait beaucoup de maisons neuves alors que maintenant il y a des maisons en grande quantité et elles sont pratiquement toutes à vendre *(Skrigneg)* ; **Daon ! Ar feurm ba penn-all ar C'hoat Bras so da werzhañ ! – Ya, me(d) meus ket arc'hant 've(l)-se da breniñ hezh toud !** : Dam ! La ferme à l'autre bout de Coat Bras est à vendre ! – Oui, mais je n'ai pas d'argent comme ça pour l'acheter entièrement ! *(Skrigneg)*

**GWESPED / GWESPER** ['gwespəd-t] ['gwespər] : [***guespet*** 1464] coll. (sing. **-enn** [gwes'pe:dən] / sing. pl. **-ennou** [gwespe'dɛnu]) (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; Guêpes / & au sing. fig. Guêpe (femme importune et tourmenteuse)

**Ur wespedenn** : Une guêpe ; **Houzh so ur sakre gwespedenn !** : C'est une sacrée guêpe (femme importune et tourmenteuse) ! *(Laz)* ; **Ha be zo c'hoazh re-all c'hoazh : Gwesped, ar re-h(e) so hir ha bras ahe, ar re-he bik neuhe !** : Et il y en a encore d'autres : Des guêpes, elles sont longues et grandes là, alors elles piquent ! *(Skrigneg)* ; **Hag é poent din prepariñ un' m(e)nneg da laken ba'r sèr 'è dam d'ar c'he(l)ien ha neuhe ar gwesper** : Et il est temps que j'en prépare un pour mettre aussi dans la serre à cause des mouches et alors des guêpes *(Laz)*

**GWEVOR** ['gwe:vɔr] : coll. ; Bourdaine (bois flexible pouvant servir à la vannerie) (cf. **EWOR**)

**GWEWR** ['gwewɔr] : ad. ; Flexible / Souple (cf. **MEWR / MEIER** ; **LIJER**)

**Ar re-mañ zo gwewr** : Ils sont flexibles *(Poullaouen)*

**GWÏ** [gwij] : [vx. br. ***gue(g)*** ; ***gwe*** 1716] n.m. (pl. **-iou** ['gwiju]) ; Toile (d'araignée) / Torsion

- **Gwï-keñwni** : Toile d'araignée ; **Kemer ur broch-keuneud da denn ar gwïou-keñwni !** : Prends une brindille pour enlever les toiles d'araignées ! *(Plouïe)*
- **Ober ur gwï da *ub.* war e hoûg** : Tordre le cou à *qqn.* ; **N'eus keme(d) 'h o(be)r ur gwï daoñ war i hoûg !** : Il n'y a qu'à lui tordre le cou ! *(Skrigneg)*
- **Ober ur gwï war e deod** : Lui tordre la langue (pour qu'il se taise) ; **Eh ! Me lar dit ! Me ma gwraet mod-mañ daoñ, lar(e)d daoñ reiñ peuc'h ! O(be)r ur gwï war i deod !** : Eh ! Je peux te dire ! Je lui avais fait comme-ci, je lui avais dit de se taire ! Lui tordre la langue ! *(Skrigneg)*
- **Tro-gwï** : Coup de clé (tour de clé) ; **Un hanter tro-gwï war ar gordenn (e)vid aretal (a)nèi** : Un demi-tour de clé sur la corde pour l'arrêter *(Berrien)*

**GWÏADENN** [gwi'ɑ:dən] : [***guëadenn*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [gwia'dɛnu]) (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; Entorse

**Gwraet na ur wïadenn war he zroad** : Elle s'était faite une entorse au pied (c-à-d à la cheville) *(Plouïe)* ; **Ur wïadenn pedam un dra m(e)nneg ar mo(d)-se** : Une entorse ou bien quelque chose comme ça *(Laz)*

**GWÏADER** [gwi'ɑ:dər] : [***guiader*** 1499] n.m. (pl. **-ien** [gwia'dɛrjən]) ; Tisserand

**GWÏAÑ** ['gɥijə] : [***gueaff*** 1499] vb (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; (se) Tordre / Torsader / Entremêler / Tresser

**Un troad fouet gwïet gross ba e zorn** : Un manche de fouet grossièrement torsadé dans sa main *(Poullaouen)* ; **Traou kargoched, gwïet ! Oagn ket mad d'o(be)r ur post-klwed !** : Des trucs biscornus, tordus ! Ils n'étaient (même) pas bons pour faire un poteau de barrière ! *(Laz)* ; **Lec'h oa be oa re-all ha' vise dalc'h-mad (e)n-om wïañ, pé (e)n-om lüiañ, pé un dra mennaket dalc'h-mad gate** : Là où il y en avait d'autres qui s'entremêlaient constamment, ou s'enchevêtraient, ou toujours quelque chose avec eux *(Plouïe)* ; **Koueet é vobilèt hag e visïed diwar un' deus e zoworno(u) ha na gwïet toud, distroñset-toud e ivinou** : Sa mobylette tombée et les doigts d'une de ses mains il les avait tout tordus, ses ongles étaient tout retournés *(Plouïe)* ; **Beñ, kerveou-koat vise tapet ha vïent gwïet ha vise troc'het gan ur chalp** : Ben, on prenait des liens en bois et on les tressait et on coupait avec une serpe *(Duod)* ; **Bara ken wïe dindan an dent** : Du pain tellement qu'il tordait sous les dents *(Poullaouen)* ; **Houzh ar ree 'e gad an divac'h pe gad ur c'hrog ha vije gwraet un horzenn deusoute just, med red vije eren 'nèi 'e sell vije tapet an tamm kerc'h neuhe ha gwraet un horzenn neuhe ha troc'het oa ar penn deusouti ha passeet da zornañ hag ar bord vije gwïet ha gwraet an horzenn neuhe** : Elle utilisait aussi le tire-fumier ou

le croc et on en faisait juste des gerbes, mais il fallait la lier, on prenait donc alors l'avoine, on faisait alors une gerbe et on lui coupait la tête et on la passait à la batteuse, on tressait le bord et on faisait alors une gerbe *(Berrien)*

- **Gwïañ (a)nèi** : (fig.) Manger de la vache enragée (mot-à-mot : la tordre) ; **Houzh wïe (a)nèi** : Elle avait mangé de la vache enragée *(Plouïe)*

**GWIBER** ['gwi:bər] : [***guyber*** 1499] n.f. (mutation **gw > w** prononcé **v**) ; Couleuvre / Vipère (cf. **NÀER)**

**Ac'h ! Ur wiber** ['vi:bər] **zo amañ** : Ah ! Il y a une couleuvre ici *(Lennon)*

**GWÏELENN** [gɥi'je:lən] : [***guyalen*** 1633] n.f. (pl. **-ou** [gɥije'lɛnu]) (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; Bois flexible / Baguette (de bois) / Personne très souple (et par ext. : un athlète) (cf. **FISSELLENN)**

**Damait a gemerin ar wïelenn !** : Tout à l'heure tu vas prendre la baguette (un coup) *(Plouïe)* ; **Med Élise n'é ket bet frêet ga'r wïelenn !** : Mais Élise n'a pas été frappée à la baguette *(Plouïe)* ; **Oh sell 'ta, pe-seurt gwïelenn é an den-se, hezh a bleg med na dorr ket** : Oh ! Regarde cet homme souple, il plie mais ne casse pas *(Plouïe)* ; **Hezh zo ur wïelenn !** Qu'est-ce qu'il est souple ! *(Plouïe)*

**GWÏENN** ['gwi:ən] : n.f. (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; Entremêlement

**Ur wïenn lïen war e gein ha tapissou 'stribil deus an tu-all** : Un entremêlement de toile sur le dos et des couvertures en suspens de l'autre côté *(Poullaouen)*

**GWIGOURAD / GWIGOURIÑ** [gwi'gu:rəd-t] [gwi'gu:ri] : [***guigourat*** 1659] vb. ; Couiner / Grincer

**Nije ket lard d'ar roujou ha dre-se vijent klêt o wigourad** : Il n'y avait pas de graisse aux roues et par conséquent on les entendait grincer *(An Uhelgoat)* ; **Faote ket les(k) un dra da wigouriñ petram dond rey an Ankou da gerc'h(ed) (aha)noh ! Heñ wigour e garr, goûd a rit, karr an Ankou** : Il ne fallait pas laisser un chose grincer, sinon l'Ankou viendra te chercher ! Sa charrette grince, tu sais bien, la charrette de l'Ankou *(Laz)*

**GWILHOTINAÑ** [gwiʎo'tinə] : [***gillotina*** 1847] vb. ; Guillotiner

**Kaoseet meus deuh ar chervichourien hag eint prest da gwilhotinañ (aha)noh !** : J'ai parlé aux serviteurs et ils sont prêts à vous guillotiner ! *(Lokered)*

**GWIN** [gɥi:n] : [vx. br. ***guin***] n.m. (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; (du) Vin

**Hezh so brondu ga'r gwin** : Il est cramoisi par le vin *(Laz)* ; **Hag a'h añw da bêo ur bann'h gwin dit** : Et je vais te payer un coup de vin *(Skrigneg)* ; **Diskarg e win** : Verser son vin *(Lokmarïa)* ; **Blasseta ar gwin** : Goûter le vin (pour en découvrir l'origine) *(Poullaouen)* ; **Laket heus ar gwin war an daol 'è ? – Meus ket, med an dour zo deja** : Tu as aussi mis le vin sur la table ? – Non, mais il y a déjà l'eau *(Skrigneg)* ; **Ur bann'h gwin kozh ha hi(ni) mad ! A-sort peus ket evet pell-zo** : Un coup de vieux vin et du bon ! Comme tu n'en as pas bu depuis longtemps *(Skrigneg)* ; **Hezh na disket ivañ gwin ba'n trañchïou ma'hat** : Il avait probablement appris à boire dans les tranchées *(Lokmarïa)* ; **Tammou gwir bi'n fin da evañ gwin kozh** : De petits verres fins pour boire du vieux vin *(Skrigneg)* ; **Ba-ti *Tante Marie* vije tammet e win daoñ** : Chez Tante Marie on lui dosait son vin *(Plouïe)* ; **Ah ya ne zebemp ket deuhountoñ, med rêjin mad d'ober gwin oa-hañw** : Ah oui nous n'en mangions pas, mais c'était du bon raisin pour faire du vin *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Laret pa din lar pa gwin mad** : Tu m'avais dit que tu avais du bon vin *(Skrigneg)* ; **Gwin ar person oa ba un tamm kabanenn bihen** : Le vin du recteur était dans une toute petite cabane *(Lokmarïa)* ; **Ah ! Ar voutailhad gwin...** : Ah ! La bouteille de vin... *(Skrigneg)* ; **Gwin mad-malerus** : Du vin terriblement bon *(Skrigneg)* ; **Ahe vïe gwin mad neuhe ken-ha-kén** : Là alors c'était du vin tellement bon ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ha na gwraet an alc'ho da zigor an nor war ar gwin** : Et il avait confectionné une clef pour ouvrir la porte qui mène au vin *(Lokmarïa)* ; **Me gemer ar gwin-se 'e hag ar wech divé oa fall !** : Moi aussi je prends ce vin-là et la dernière fois il était mauvais ! *(Plouïe)* ; **Piw a'h da win ar person pa vé ket ar person ba'r yêr ?** : Qui va prendre le vin du recteur quand le recteur n'est pas chez lui ? *(Lokmarïa)* ; **Hag ar gwin vise mad 'e** : Et le vin aussi était bon *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ur banne gwin mad oa chervichet daoñ** : On lui servit un verre de bon vin *(Landelo)* ; **Rôet gwin douss dèoñ** : On lui a donné du vin doux *(Landelo)* ; **Hag amañ pad ar bresel me ree amañ hi-mañ ga an tikejou gwin** : Et ici pendant la guerre j'utilisais ici-même les tickets de vin *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Deut gwin war an daol, mad an traou** : Du vin fut mis sur la table, tout était bien *(An Uhelgoat)* ; **N'evoc'h ket gwin i(v)e ?** : Tu ne bois pas non-plus de vin ? *(Berrien)* ; **Ha sete ar gwin neuhe vise tennet maes deus ar baked neuhe ha vise laket ba'r varrikenn** : Le vin était donc extrait du baquet et on le mettait dans une barrique *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Koueet é ar pignon ! Bremañ 'h amp da evañ gwin tomm !** : Le bébé est né ! nous allons maintenant boire du vin chaud ! *(Plouïe)* ; **Ya, me(d) ped kwech é bet ar c'hloier (o) làer(e)zh gwin ba kaw ar person ?** : Oui, mais combien de fois le bedeau est allé voler du vin dans la cave du recteur ? *(Kleden)* ; **Evet chistr paotred ! Amañ zo gwin a-walc'h !** : Buvez du cidre les gars ! Ici il y a assez de vin ! *(Plouïe)* ; **Ar sorc'henn vise ba'r gwin ha vïe ket gwelet !** : L'obsession était pour le vin et on ne le voyait jamais ! *(Plouïe)* ; **Hag ar c'hig gwin-avelet** : Et la viande au vin éventé *(Plouïe)* ; **Med deus gwin vis(e) ket kaoseet d'ar mar(e) surtoud pé vïer laboured war ar c'hampagn heñ** : Mais à cette époque on ne parlait pas de vin surtout lorsque l'on travaillait à la campagne hein *(Kleden)* ; **Seiteg-kant lur oa ar litrad gwin** : C'était dix-sept cents francs le litre de vin *(Skrigneg)* ; **Ha lem ma vije gwin gwich-all oa tud penvi'g ! Ba lec'h-all vich(e) keme(d) jistr hañ !** : Et là où il y avait du vin autrefois, c'étaient des gens riches ! Ailleurs il n'y avait que du cidre hein ! *(Skrigneg)* ; **Ha pa chome ur restad-gwin pe ur restad-jistr ba'r voutailh, vij(e) lar(e)t : Heñ (v)o mad d'ar bassajourien !** : Et lorsqu'il restait un reste de vin ou un reste de cidre dans la bouteille, on disait : Il sera bon pour les gens de passage ! *(Skrigneg)* ; **Ya ! Ur litrad gwin mad pa mamp gwelet oa ket a win** [vi:n]**, neuhe oa aet da selled deuh ar lewr bihen « laket ur litrad gwin mad demp » lar** : Oui ! Nous avions pris un litre de bon vin lorsque nous vîmes qu'il n'y avait pas de vin, elle alla regarder le menu « mettez-nous un litre de bon vin » dit-elle *(Skrigneg)* ; **Ya, ur bann'h gwin mad** : Oui, un

coup de bon vin *(Skrigneg)* ; **Ah nann ! Ar mod-ell vis(e) ket evet gwin, vis(e) ket evet (ne)med jistr !** : Ah non ! Sinon on ne buvait pas de vin, on ne buvait que du cidre ! *(Ponvel)* ; **Jist(r) ha gwin ! Ba-lec'h vis(e) ur bern tud, beñ brenegn ur varrikennad-gwin** : Du cidre et du vin ! Là où il y avait un tas de gens, ben ils achetaient une barrique de vin *(Ponvel)* ; **Mé niz vé 'prepariñ an dra-he : Gwin gwenn vé lakeet, siro ha gou(de)-se bïer** : C'est mon neveu qui prépare ça : On met du vin blanc, du sirop et ensuite de la bière *(Laz)* ; **Laret a heus out o hond da bêo ur gwin hag ar bara gwenn da toud ar pezh so amañ hi-mañ bremañ p(a) omp digoueet (a)ssames !** : Tu as dit que tu vas payer un vin et le pain blanc à tous ceux qui sont ici-même maintenant lorsqu'on est arrivé ensemble ! *(Skrigneg)* ; **Ma vé un' ha' vé mew-dall as(e) gis-s(e) ha' vé c'hwezh ar gwin gantoñ, pet(r)am un' ha neus bet chetet as(e) gis-s(e), gwin ru ha neuhe trenk, ah ! Un aeg'enn oa !** : S'il y a quelqu'un qui est complètement soûl là comme ça et qui exhale une odeur de vin, ou bien quelqu'un qui a vomi comme ça, du vin rouge et aussi aigre, ah ! C'était d'une aigreur ! *(Laz)*

- **Ar jistr so mad, me(d) ar gwin é an tad !** : Le cidre c'est bon, mais c'est le vin le meilleur ! (m-à-m. … mais le vin est le père !) *(Skrigneg)*
- **Lonker gwin ru** : péj. Picoleur de vin rouge ; **N'é kemed ur lonker gwin ru !** : Ce n'est qu'un picoleur de vin rouge ! *(Skrigneg)*
- **Tach-gwin** : Tache de vin ; **Denise a neus toud, hi c'hein toud, un tarch-gwin neus 'e** : Denise a une tache de vin sur tout le dos *(Skrigneg)*
- **Taol-gwin** : Coup de vin (se dit quand il y a une naissance imprévue à cause de parents alcoolisés pendant les ébats amoureux) ; **Med pet(r)a ri Vrañsou… An dra-he zo un taol-gwin !** : Mais que veux-tu François… C'est un coup de vin ! *(Skrigneg)*

**GWIN-ARDANT** [gwin'ardən] : [***guin ardant*** 1633] n.m. ; Eau-de-vie de vin (de l'alcool trad. de 18 à 25°)

**E(rr)o ar balar(e)nn war an tan, lak ar vïou ha fritet vïou d'an dud oa ba an ostaliri ha rôet gwin-ardant dê !** : La poêle fut mise sur le feu, on mit les œufs et on fit une omelette aux gens qui étaient dans le bar et on leur donna de l'eau-de-vie *(Skrigneg)* ; **Sete oa tapet ur ginoweg ene, houzoh walc'h ha oa digasset da bêo ar bara gwenn hag ar gwin-ardant da doud ar pezh oa ene !** : Le naïf s'est donc fait avoir, vous savez bien et fût amené à payer le pain blanc et l'eau-de-vie de vin à tous ceux qui étaient là ! *(Skrigneg)*

**GWIN-ÊGR** [gwi'nɛgʳ] : [***guin aegr*** 1499] n.m. ; Vinaigre

**Ïoul ha gwin-êgr** : De l'huile et du vinaigre *(Kolloreg)* ; **Lod a lare a lemme gwelloc'h ar men pa vije ur bann'h gwin-êgr ba'h an dour hag an hi(ni) vije 'trec'h i voenn neuhe, 'r re-all ouïent ket lar vije gwin-êgr ba i voutig** : Certains disaient que la pierre aiguisait mieux lorsqu'il y avait un peu de vinaigre dans l'eau et alors celui qui coupait son foin, les autres ne savaient pas qu'il y avait du vinaigre dans son coffin *(Skrigneg)* ; **'Benn (e)ma komañs(et) ar chistr d'ond aw, am(añ) (e)ma les(k)et 'nèoñ d(é) gaoud aer, 'benn-neuh(e) teu ar gwel(e), 'benn-neuh(e) halle doc'h o(be)r ar gwin-êgr** : Quand le cidre commence à mûrir, ici on l'a laissé prendre l'air, pour-lors le lit apparaît, pour-lors vous pouviez faire le vinaigre *(Laz)*

**GWINIDER** : [gɥi'ni:dər] : [***gwinider*** 1992] n.m. (pl. **-ien** [gwini'dɛrjən]) ; (enfant) Acrobate

**Dihan 'ta, gwinider, da strinkañ dour d'ar re-gozh** : Arrête donc, l'acrobate, d'éclabousser les vieux d'eau *(Poullaouen)*

**GWINIGELL** [gwi'ni:gəl] : [cf. vx. br. ***guennol***] n.f. (pl. **-ed** [gwini'gɛlɛd-t]) ; Hirondelle (cf. **KIMILIG** ; **KIMINIGELL**)

**Ur gwinigell zo ha neu'n gwinigelled neu'n a vé laret ma zo ur bern** : Il y a une hirondelle et alors on dit des hirondelles s'il y en a énormément *(Plourac'h)*

**GWINIZH** ['gɥi:niz-s] : [***guiniz*** 1499] coll. (sing. **-enn** [gɥi'ni:zən] sing. pl. **-ennou** [gɥini'zɛnu]) (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; Froment / Blé (cf. **ED / ID**)

**Ur parkad mad a winizh** : Un bon champ de blé *(Berrien)* ; **Un dornad mad a winizh** : Une bonne poignée de blé *(Berrien)* ; **Malañ ed, gwinizh, kerc'h ha toud ar pezh vise emm** : Moudre des céréales, du blé, de l'avoine et tout ce qui était nécessaire *(Berrien)* ; **Ba'r park-mañ zo stu winizh** : Dans ce champ il y a une terre préparée à recevoir du froment *(Pleiben)* ; **Ale ! Brem(añ) (v)o braw dec'h ! Dorn(e)t é ho kwinizh – Gwell-a-se !** : Allez ! Maintenant vous serez bien ! Votre blé est battu – Tant mieux ! *(Plouïe)* ; **Killidiñ ree ar gwinizh alïes war an horzenn ba ar park, war ar vodenn** : Le blé germait souvent sur la gerbe dans le champ, sur le gerbier *(Plouïe)* ; **(E)vid lak (a)nê da frinkal n'eus keme(d) reiñ gwin tomm dê ga greun ur linad e-barzh !** : Pour les faire caracoler il n'y a qu'à leur donner du vin chaud avec des graines d'ortie dedans ! *(Skrigneg)* ; **Ar plous-kerc'h oa gwelloc'h (e)vid ar plous-gwinizh** : La paille d'avoine était meilleure que celle de blé *(Plouïe)* ; **Ar plous-gwinizh oa kalz kaletoc'h hag ar plous-kerc'h heñw oa gwakoc'h** : La paille de blé était beaucoup plus dure et la paille d'avoine était plus molle *(Plouïe)* ; **Te peus kime roiñ un tamm gwinizh heus ahe gis-se…** : Tu n'as qu'à me donner un peu de blé que tu as là comme ça… *(An Uhelgoat)* ; **Lak a ree un tamm gwinizh (iv)e (e)vid kaoud boued da roiñ d'i yir** : Il mettait aussi un peu de blé pour avoir de la nourriture pour ses poules *(An Uhelgoat)* ; **Po kime roiñ da winizh din !** : Tu n'auras qu'à me donner ton blé ! *(An Uhelgoat)* ; **Dishilhiñ ra ar gwinizh** : Le blé s'égrène *(Poullaouen)* ; **Ba mis-hero ha mis-du vé hadet gwinizh ha kerc'h** : On sème le blé et l'avoine au mois d'octobre et au mois de novembre *(Berrien)* ; **Aw é ar gwinizh** : Le blé est mûr *(Pleiben)* ; **Harz ar brini da zond war ar park-gwinizh** : J'empêche les corneilles de venir sur le champ de blé *(Kleden)* ; **Ha vis(e) lakeet ur gont-kig, ur gont-gwinizh, ur gont-laezh pe amann, (e)vi(d) 'h o(be)r pris ar ferm** : Et on mettait un compte de viande, de blé, de lait et de beurre, pour faire le prix de la ferme *(Sant-Wazheg)* ; **Mallezh an' Doue ! Bara-gwinizh neu'n a vé !** : Malédiction de Dieu ! On faisait alors du pain de froment ! *(Motre)* ; **Hag 'e ba-b(e)-lec'h vise ur**

**parkad-gwinizh** : Et aussi là où il y avait un champ de blé *(Sant-Wazheg)* ; **Ma re-mañ oa aet (iv)è war ar gwinizh ur wech hag an heñi oa ar park daoñ oa deut da lared da ma zud lar oa bet ar saout war ar gwinizh** : Les miennes étaient aussi parties une fois sur le blé et celui à qui appartenait le champ était venu dire à mes parents que les vaches étaient allées sur le blé *(Lokmarïa)* ; **Sete ma mamm-gàer lake pellacho gwinizh ha vïe lakeet an tan ba'r pellacho** : Donc ma belle-mère mettait des déchets de balle de blé et on mettait le feu aux déchets de balle *(Pleiben)* ; **Golôet ma an dow sac'h gad ur livadenn-gwinizh** : J'avais recouvert des deux sacs d'une fine couche de blé *(An Uhelgoat)* ; **Med eh ! Barzh Kerbrad ahe p(a) oan e(rr)i, ahe meus gwel(et) gwinizh !** : Mais eh ! Là à Kerbrad lorsque je suis arrivé, là j'ai vu du blé ! *(Skrigneg)* ; **Talvee ke(t ar) boan mond da lak ur parkad-kwinizh ba douar ha' vis(e) krak** : Ça ne valait pas le coup d'aller mettre un champ de blé dans de la terre qui était aride *(Kleden)* ; **Ar gwinizh vij(e) dorn(e)t, vije kass(et) d'ar vil(in) ha vije gwraet bleud gantañ ha vije ràet boniou d'an dud goude evi(d) kaoud bar(a) ha 'vi(d) ur lur-bleud pij(e) ur lur-bar(a) ! N'é ket meh-mod an de-venoñs hañ !** : On battait le blé, on l'envoyait au moulin, on en faisait de la farine et après on donnait des bons aux gens pour avoir du pain, pour une livre de farine tu avais une livre de pain ! Ce n'est plus pareil aujourd'hui hein ! *(Lokarn)*

- **Dibiñ e vara-gwinizh** : fig. Manger son pain blanc (c-à-d. son capital) ; **Ar reñ-s(e) zebo o bara-gwinizh ahe** : Là ils mangeront leur capitale *(Poullaouen)*
- **Gwinizh-hañw** : Du blé d'été ; **Kerc'h-hañw, gwinizh-hañw vïe laket** [lake:d-t] **ma galle ket ober** : On mettait de l'avoine d'été, du blé d'été s'il ne pouvait pas faire *(Berrien)*

**GWINIZH-TU** ['gwi:nis'ty.] [gwis'ty.] : [***gwiniz-dû*** 1850] coll. ; Sarrasin (blé noir) (cf. **E-TU**)

**Ar vamm du-m(añ) ree gwinizh-tu blam d'o(be)r soubenn** : Chez moi ma mère faisait (des crêpes) de sarrasin pour faire de la soupe *(Landelo)* ; **Ah boñ, kramp(ou)zh gwinizh-tu a ret ?** : Ah bon, vous faites des crêpes de sarrasin ? *(Landelo)* ; **Pa 'h eer d'o(be)r ga gwi'zh-tu, neuhen a hije c'hoant da gaoud da vleud gwi'zh-tu, pugur vije ar greun vije sec'hoc'h** : Lorsqu'on allait faire (moudre) du sarrasin, alors tu voulais avoir ta farine de sarrasin, puisque le grain était plus sec *(Skrigneg)* ; **Kalz deuh ar re-yowank 'è gav gwelloc'h re gwinizh-tu pugur, gwelloc'h vé lakad jamboñ pe ar fromaj, a-beb sort war'nê** : Beaucoup aussi parmi les jeunes préfèrent celles au sarrasin puisqu'elles sont mieux pour mettre du jambon ou le fromage, de toutes sortes dessus *(Skrigneg)* ; **Krampouzh gwinizh-du vis(e) gwraet, me(d) un neub(eu)d re gwinizh vïe daw ober 'e** : On faisait des crêpes au sarrasin, mais il fallait aussi faire quelques-unes de froment *(Sant-Wazheg)* ; **Sete a-blassou memes, bremañ a bosont 'nê war an dou(a)r mo(d)-se hag a lakeont plous gwinizh-tu warne** : Et donc même par endroits, maintenant ils les posent comme ça sur le sol et ils mettent de la paille de sarrasin dessus (patates) *(Skrigneg)* ; **Marrad, an dra-he oa diskroc'henañ an douar an tanôañ vije gallet (e)vid hadañ segal ha gwinizh-tu ba'r gwaremmou da-houde** : Écobuer, c'était écorcher la terre le plus finement que l'on pouvait pour ensuite semer du seigle et du sarrasin dans les garennes *(An Uhelgoat)* ; **Med goulskoude meus bet klêt lared ato, pugur n'eus ket, justamant ba'r gwinizh-du, n'eus ket gluten** : Pourtant j'ai toujours entendu dire, puisqu'il n'y a pas, justement dans le sarrasin, il n'y a pas de gluten *(Pleiben)* ; **Med gwinizh-du, pugur n'é ket gwinizh in mod e-bed !** : Mais du blé noir, puisque ce n'est pas du blé d'une aucune manière ! *(Pleiben)* ; **Dond a ree anê pé vije ar mar(e) dornañ gwinizh-tu, dornañ gwinizh-tu ga'r vreilh !** : Il en venait lorsque c'était l'époque du battage de sarrasin, battre le sarrasin au fléau ! *(Skrigneg)* ; **Ha teue an dud da zornañ giwnizh-tu ga'r vreilh ! Med goud(e) vije gwraet 'è ga un trakteur** : Et les gens venaient battre le sarrasin au fléau ! Mais après on faisait aussi au tracteur *(Skrigneg)* ; **Dow zevezh-arad, toud na troc'het 'nê ga'r valc'h hag ar valz ha na distropet mechañs hag ar reñ-he vênt ket ereet hañ ! Ar gwinizh-tu vênt ket ereet ha renkes lakad 'nê mo(d)-se 'n o sa(w) !** : Un hectare, il l'avait tout coupé à la faux et à la faucille et il avait sûrement dégagé à la faucille, on ne le liait pas hein ! Le sarrasin n'est pas lié et tu dois le mettre debout comme ça ! *(Ar Fouillez)*

**GWINKAL** ['gwiŋkəl] : [***guincal*** 1659] vb. ; Ruer

**Serten saout wink** : Certaines vaches ruent *(Poullaouen)*

**GWINOJENN** [gɥi'no:ʒən] : [***gueznodenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [gɥino'ʒɛnu] **-ow** [gwi'no:ʒ(ə)now]) (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; Sentier

**Ha renkes o(be)r ga'r sac'h beked dow-tri c'hant metr war da gein, ba un tamm gwinojenn vihen c'hoazh, tou(e)sk an toullou !** : Et tu devais porter le sac sur ton dos jusqu'à deux-trois cents mètres, encore dans un tout petit sentier, parmi les trous ! *(Brennilis)* ; **Ar saout 'h ee dre an hent walc'h ! Med mim 'h ee dre ar winojenn ! Ba'r park war ar harzh...** : Les vaches allaient par les chemins ! Mais nous allions par les sentiers ! Dans le champ sur le talus... *(Sant-Nigouden)* ; **Evid mond d'ar skoul alemañ renken mond ga'r winojenn penn dre benn tre da-beked ar bourk** : Pour aller à l'école d'ici je devais suivre le sentier de bout en bout jusqu'au bourg *(Plouïe)* ; **Kar ar re ranke mond pell ga'n heñchou-treus hag ar gwinojennou, e-beñ na c'hoazh da toud ar re-he da yedal !** : Car ceux qui avaient de la distance à faire par les chemins de traverse et les sentiers, eh ben il leur fallait tous être à l'affut ! *(An Uhelgoat)* ; **(A)boe an amzer so n'eus ket bet just ur winojenn d'ond da bek(ed) ar chapel** : Depuis le temps il n'y a eu juste qu'un sentier pour aller jusqu'à la chapelle *(Skrigneg)* ; **Ar gouent oa un tamm-mat pelloc'h deus ma zi, ni oamp keme(d) ur c'hilometr deuh ar bourk dre ar gwinojennou** : Le couvent était bien plus loin de ma maison, nous n'étions qu'à un kilomètre du bourg par les sentiers *(Skrigneg)* ; **Hag nin oa c'hoa(r)i bazh-toti ene hag a welemp an otrou-person 'tond maes ar winojenn** : Et nous jouions au jeu de la crosse là et nous vîmes le recteur sortir du sentier *(An Uhelgoat)* ; **An tad hag ar vamm o tihaloupad dre ar winojenn** : Le père et la mère accourant par le sentier *(An Uhelgoat)* ; **Neuhe 'h eer dre ar winojenn da Goat-Kwineg deus an hent-pras ar Vouilhe amañ** : Alors on allait par les sentiers à Koat-Quinec de la grand-route de La Feuillée ici *(An Uhelgoat)*

**GWIÑVER / GWIÑVOR** ['gwĩːvər] : [***guiufher*** 1499] n.m. (pl. **-ed** [gwĩ'verəd-t] [gwi'vɔːrəd-t]) ; Écureuil / (fig.) Personne agile / Bon grimpeur (cf. **KAZH-KOAT, KAZH-FOW**)

**Ur gàerell pe ur gwiñver** : Une belette ou un écureuil *(Poullaouen)* ; **Te zo ur gwiñver !** : Tu es un bon grimpeur ! *(Poullaouen)* ; **Ar gwiñver vé gwraet deus an « écureuil » ya** : L'écureuil s'appelle le « gwiñver » *(Skrigneg)*

**GWIR** [gʮiːr] [gwiːr] : [vx. br. ***guir***] ad. & n.m. (pl. **-iou** ['gwirju]) (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; Vrai (-e) / Véritable

**Gwir ?!** : Vraiment ?! *(Skrigneg)* ; **N'é ket brezhoneg gwir** : Ce n'est pas du vrai breton *(Berrien)* ; **Med ahe n'ouzon ket dig-hañ é gwir** : Mais là je ne sais pas si c'est vrai *(Landelo)* ; **Gwir a-walc'h é** : C'est bien vrai (je suis obligé de l'admettre) *(Landelo)* ; **Me lar dit é gwir !** : Je te dis que c'est vrai ! *(An Uhelgoat)* ; **Me n'ouzon ket dig-hañw é gwir 'ha** : Moi je ne sais pas si c'est vrai ma foi *(Landelo)* ; **Oh, an dra-he n'é ket gwir !** : Oh, ça n'est pas vrai ! *(Berrien)* ; **Se** [ze] **glea boud gwir !** : Ça doit être vrai ! *(Kergrist)* ; **An test faoss 'h ee d'an tribunal da lared traou pezh n'o ket gwir** : Le faux témoin allait au tribunal pour dire des choses qui ne seront pas vrais *(Ponvel)* ; **N'ouz(on) ket dig-hañw é gwir pe n'é ket** : Je ne sais pas si c'est vrai ou non *(Landelo)* ; **Med choñjet meus deuh un dra hag a zo gwir** : Mais j'ai pensé à une chose qui est vraie *(Skrigneg)* ; **Ha gwel a rañw é gwir** : Et je vois que c'est vrai *(Skrigneg)* ; **Me lar dit ! Me(d) gwir é an dra-he gav dit ?!** : J'te le dis ! Mais tu crois que c'est vrai ?! *(Skrigneg)* ; **N'ounn ket pe oa gwir pe pet(r)a, n'oun ket bet 'è 'klask goûd !** : Je ne sais pas si c'est vrai ou quoi, je n'ai pas cherché à savoir ! *(Skrigneg)* ; **Gast ! Eo 'ha ! Gwir é (e)vel na laret an heñi-gozh pugur dond a ra an traou en-dro** : Putain ! Si alors ! C'est vrai comme avait dit la vieille puisque les choses reviennent *(Landelo)* ; **Med gwir é !** : Mais c'est vrai ! *(Kleden)* ; **Med gwir é pé vïent derc'het mad vije laket diw wech ar bla a-peu-prè tammou traou ene, ar re-he chome mad !** : Mais c'est vrai que lorsqu'ils étaient bien gardés on y mettait quelques trucs deux fois par an à-peu-près, ils restaient bien ! *(Pluskelleg)* ; **An dra-he oa 'vid ampech aha(no)mp d'ond barzh ! Traou gis-se ! Ya-ya, gwir é ! Mod-se vij(e) hañ !** : C'était pour nous empêcher d'aller dedans ! Des choses comme ça ! Oui, oui, c'est vrai ! C'était comme ça hein ! *(Berrien)* ; **'N-om vanke ket-hè kalz, an dra-s(e) oa a-peu-prè gwir** : Ils ne se plantaient pas beaucoup, c'était à-peu-près vrai *(Kleden)* ; **Ah ! Me(d) me zo c'hwec'h kilometr, med gwir é pe n'é ket ?** : Ah ! Mais je suis à six kilomètres, mais c'est vrai ou non ? *(Skrigneg)*

- **Be ar gwir gantoñ** : Être dans le vrai ; **Yeo, gwir é ya, ar gwir zo g(a)noc'h !** : Si, c'est vrai oui, vous êtes dans le vrai ! *(Speied)*
- **Re-wir** [re'viːr] : Trop vrai (-e) ; **Ah ya, gwir é ! Re-wir é memes !** : Ah oui, c'est vrai ! C'est même trop vrai ! *(Plouïe)* ; **Ur jô a zerc'ha joñj ! Ha re-wir é an dra-s(e) !** : Un cheval se souvient ! Et ça c'est trop vrai ! *(Kareis)* ; **Me so 'hond da gonto un istor domp ha un' wir, re-wir !** : Je vais nous conter une histoire et une vraie, trop vraie ! *(Sant-Wazheg)* ; **Lod bretant ar c'hontrel, med re-wir é !** : Certains prétendent l'inverse, mais ce n'est que trop vrai ! *(Poullaouen)* ; **An dra-he oa un' ha' oa aet d'o(be)r i goñje, med an dra-he zo re-wir ! Deus Skrigneg amañ** : C'est un gars qui était allé faire son service, mais c'est trop vrai ! Ici de Scrignac *(Skrigneg)* ; **Med re-wir ! Ha oa renket da hond da gerc'had ur lon-keseg da chechañ warnoñ da zond er-maes !** : Mais c'est véridique ! Et il avait fallu aller chercher un cheval pour tirer dessus pour le faire sortir ! *(Skrigneg)*

**GWIRIONE** [gwi'rjɔ̃ːne] : [***guirionnez*** 1464] n.f. (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; Vérité

**An dra-he zo gwirione** : C'est la vérité *(Plouïe)* ; **Dibot ar wirione ha stank ar geier** : La vérité est rare et les mensonges sont courants *(Poullaouen)* ; **Set(u), me, (e)vid lared doc'h ar wirione sè** : Donc, moi, pour vous dire la vérité donc *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Me n'ounn ket ba pe-lec'h (e)ma ar wirione** : Mais je ne sais pas où se trouve la vérité *(Landelo)* ; **Boufôner(e)zh vije gantoñ, med ar wirione vije 'e** : Il racontait des bouffonneries, mais également la vérité *(Skrigneg)* ; **Gis-se meump bet gouïet, me n'ouzon ket di'g-añw é ar wirion(e) i(v)e** : C'est ainsi que nous avons su, moi je ne sais pas non-plus si c'est la vérité *(Berrien)* ; **(E)vid lar dec'h ar wirione oa ket aes ampech ar bron da ziwan(añ) ba lod deus ar prajeier hañ !** : Pour te dire la vérité il n'était pas facile d'empêcher le jonc de pousser dans certains prés hein ! *(Plouïe)* ; **Yeo ha fougeet vis(e) ga ar jô heñ (e)vid lar ar wirione !** : Si et on était fier avec les chevaux pour dire la vérité ! *(Kleden)* ; **N'é ket kontañ geier ! Ar wirione oa heñ !** : Ce ne sont pas des mensonges ! C'était la vérité hein ! *(Berrien)*

- **Ar wirione zo ba lost ar chidour(e)n** : La vérité est cachée au fond du puits (m-à-m. … est au fond du chaudron) *(Kleden)*
- **(E)tre bourd ha fars / Vé laret ar wirione da galz** : Entre boutade et farce / On dit la vérité à beaucoup (de gens) *(Plouïe)*

**GWIS / GWES** [gw(i/e):z-s] : [vx. br. ***guis***] n.f. (pl. **-i** ['gwiːzi] **gwijed** ['gwiːʒəd-t]) (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; Truie

✗ *cf.* : ***hoc'h, moc'h, tourc'h***

**Ur wis kozh oa memes-tra** : Il y avait quand-même une vieille truie *(An Uhelgoat)* ; **Ar wis kozh neus bet moc'h bihan** : La vieille truie a eu des petits cochons *(An Uhelgoat)* ; **Boñ matre'n rin ugent pe tregont gwis** : Bon je ferai peut-être vingt ou trente truies *(Lokarn)* ; **Ba'r c'harrti bras, ene ma zad na gwraet ur c'hel da lak ur wis kozh** : Dans la grande remise, là mon père avait confectionné un box pour mettre la vieille truie *(Ponvel)* ; **Pider gwis ha pemp porc'hell ra naw bi-moc'h** : Quatre truies et cinq porcs font neuf cochons *(Poullaouen)* ; **Lar(e)t vé un dèn 'vid kant gwes ha c'hoazh me meus ur voutik gozh, me(d) ba boutikou ne(ve) ya gwelloc'h 'è** : On dit un homme pour cent truies et encore moi j'ai une vieille exploitation, mais fonctionne mieux dans des nouvelles exploitations *(Lannedern)* ; **Pé oamp 'komèred an hanter deus ar feurm, oamp komañs(e)t d'o(be)r ar moc'h, moc'h bihen, gwijed** : Lorsque nous prîmes la moitié de la ferme, nous commençâmes à faire des cochons, des petits cochons, des truies *(Lokarn)*

**GWISKAD** ['gwiskəd-t] : [***gwiskad*** 1821] n.m. (pl. **gwiskajou** [gwis'kɑːʒu]) ; Couche de

**Ur gwiskad kratous warni** : Une couche de crasse sur elle *(Poullaouen)*

**GWISKAMANT** [gwis'kamən] : [***guisquamant*** 1499] n.m. & n.f. (pl. **gwiskamañchou** [gwiska'mɑ̃(j)ʃu]) (mut. **gw >** **w** prononcé **v**) ; Habillement / Uniforme (cf. **ABID** ; **ABILHAMANT** ; **DILHAD**)

**Ar gwiskamant bremañ zo 'vel partoud, brem(añ) (e)ma an dud 'vel kêr** : L'habillement est maintenant comme partout, les gens sont maintenant comme en ville *(Kolloreg)* ; **En-dro d'ar c'harr oa un toullad tud degiset ga gwiskamañchou braw 'h o(be)r min da ouelañ** : Autour de la charrette il y avait pas mal de gens déguisés avec de beaux uniformes faisant mine de pleurer *(An Uhelgoat)* ; **Hag me lar dit ha' oamp degiset, oa lak(et) ur wiskamant demp ha golôet oa hom zreid hag hom venn, vij(e) ket gwel(et) (ne)med hom dowlagad !** : Et je peux te dire que nous étions déguisés, on nous avait mis un uniforme et recouvert nos pieds et nos têtes, on ne voyait que nos yeux ! *(Skrigneg)*

**GWISKAÑ** ['gɥiskə] : [***guisquaff*** 1499] vb. (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; Porter (un vêtement) / Vêtir p.p. **gwisket** : Vêtu (-e) / En costume

**Sell ! Me wiskon ket hezh kin ha kass hezh ganes !** : Tiens ! Je ne le porte plus (vêtement), emporte-le ! *(Skrigneg)* ; **Bremañ a rafeh daoñ da zibiñ hag a wiskefeh anaoñ** : Dorénavant vous lui ferez à manger et vous le vêtirez *(Berrien)* ; **Gwisket truilheg** : Habillé en haillons *(Plonee)* ; **Be oa lod matrehe ha' selle hag essêe mond barzh med pass, med pass gwisket...** : Peut-être que certains regardaient et essayaient d'entrer mais pas, mais pas en costume... *(Plourac'h)* ; **Med daon ! Gwel a-walc'h a vé pé 'h ees vorz da be-sort fetou ahe pa vent gwisket ga o jemejetennou !** : Mais diantre ! On voit bien quand on va à n'importe quelle fête lorsqu'elles sont vêtues de leur gilet *(Skrigneg)* ; **Toud an dud voa gwisket ga'r c'hoef ha mé mamm-gozh voa fèriñ (a)nê braw !** : Tout le monde était vêtu d'une coiffe et ma grand-mère les repassaient joliment ! *(Sant-Wazheg)* ; **Gwisket fall vise, ya** : Il était mal habillé, oui *(Lokmarïa)* ; **Gwisket gad ur soudanenn** : Vêtu d'une soutane *(An Uhelgoat)* ; **Gwisket prop oa** : Il était bien habillé *(An Uhelgoat)* ; **Ha surtoud oa gwisket in du ! Ga ur l(o)erou du hag ur saro du vije gati 'ha !** : Et surtout elle était vêtue en noir ! Une paire de bas noirs et un sarrau noir qu'elle portait ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Breum(añ) na chañcho ket 'n dud kalz kin, pegur toud an dud vé gwisk(et) a-peu-prè meh-mod** : Dorénavant les gens ne changeront plus, puisque tout le monde est vêtu à-peu-près de la même manière *(Kareis)*

- **Gwiskañ e zilhad da *ub.*** : Habiller *qqn.* ; **Med goude neuhe ni meump gwisket hi dilhad dèi hag a lared dèi lak hi dent ha-toud ha ni zo komañset da ganañ dèi ba'h ar gambr** : Mais alors après nous l'avons habillée et nous lui avons dit de mettre ses dents et tout et nous avons commencé à chanter pour elle dans la chambre *(Skrigneg)*
- **Gwisket divalo** : Mal sapé ; **Pa vé gwisket divalooc'h 'vid ar re-all ?** : Quand il est plus mal sapé que les autres ? *(Plouïe)*
- **'N-om wiskañ (ga)** : Se vêtir (de) ; **Ar re-mañ neuhe oa 'n-om wisket gad o c'habigou kàerrañ** : Ils s'étaient alors vêtus de leurs plus beaux pardessus *(An Uhelgoat)* ; **Duzhtu houneeh un tamm arc'hant halleh kaoud pê ba'r su'n, halleh 'n-im wiskañ deuzhtu !** : Dès que vous gagniez un peu d'argent vous pouviez avoir recevoir un salaire à la semaine, vous pouviez vous vêtir de suite ! *(Ar C'hastell-Ne)*

**GWLAN** [glɑ̃:n] : [***gloan*** 1499] n.m. ; (de la) Laine

✗ *m. comp.* : ***karr-neo-gwlan, pass-gwlan, tous-gwlan***

**Dibunañ ur bellenn-hwlan** ['ʰlɑ̃:n] : Dévider une pelote de laine *(Lannedern)* ; **Neo gwlan ! Ar c'harr-neo-gwlan !** : Filer la laine ! Le rouet ! *(Kolloreg)* ; **Med goud(e)-se divêtoc'h neuhe mamm na gwraet ur boupeenn din ga gwlan, ga polotennou gwlan, an dra-he oa dija gwelloc'h** : Mais après ça plus tard alors ma mère m'avait fait une poupée de laine, avec des pelotes de laine, c'était déjà mieux *(Skrigneg)* ; **Ar vowes-te oa honid hi boued (e)n-ur welc'h(añ) an dilhad ti an dud hag a nïe gwlan** : Cette femme gagnait sa vie en lavant les vêtements chez les gens et elle filait la laine *(Lokered)* ; **Spilhou, gwlan, neud ha me oar petra c'hoazh...** : Des épingles, de la laine, des fils et que sais-je encore... *(An Uhelgoat)* ; **Hag un dañvad vije gleet kaoud i(v)e blam da gaoud gwlan d'o(be)r hor chaossetou** : Et on devait aussi avoir un mouton afin d'obtenir de la laine pour faire nos chaussettes *(Ar Fouillez)* ; **Me oa vounnus da vrêdiñ, me vïen ket pell, me ree ur bolotennad gwlan deuh ar mitin beked ma lein walc'h** : Je cousais rapidement, je n'étais pas longue, je faisais une pelote de laine le matin pratiquement jusqu'au dîner *(Poullaouen)* ; **Preparet peus da chaossonou din ? Re-gwlan da lakad ba ma zreid pé vin d'ar gêr, din da gaoud tomm ba ma gwele** : Tu m'as préparé tes chaussons ? Ceux en laine pour les mettre aux pieds quand je serai à la maison, pour que j'ai chaud dans mon lit *(Plonee)* ; **Poupïennou ga koat ha vije laket gwlan d'en-dro da beb-sort** : Des poupées avec du bois et on mettait de la laine de toute sorte autour *(Berrien)* ; **Pemp-pis ha c'hoazh an tr(o)ad deus ar re-s(e) vise tapet ga'r re vis(e) 'neo gwlan** : La ciguë et encore leur tige était prise par ceux qui filaient la laine *(Ponvel)* ; **Goûd walc'h ret gwech-ell vise merc'hed 'tond d'an tïer da neo gwlan, ekardañ 'nê ga un ekardour hag da lakad 'nê d'o(be)r un neud gate** : Vous savez bien qu'autrefois les femmes venaient dans les maisons filer la laine, la cardait munis d'un cardeur et en faisait des fils *(Ponvel)*

- **Gwlan-deñved** : (de la) Laine de mouton ; **Ha 'benn gwerc'hiñ tamm gwlan-deñved 'ta... Ma ! Me lar doc'h ! An dra-he oa un dra d'o(be)r heñ !** : Et pour laver de la laine de mouton tiens... Eh bien ! Je vous le dis ! Ça c'était une chose à faire hein ! *(Plonee)* ; **Ur wech, me oa ba'r skoul ha oa gwraet ur loerou din ga gwlan-deñved ha oa-ñw livet ! Daon ! Ur liw ! Gwer !** : Une fois, j'étais à l'école et on m'avait fait une paire de bas en laine de mouton et elle était teinte ! Dam ! Une couleur ! Verte ! *(Plonee)*
- **Tapiss-gwlan** : Couverture en laine ; **Sete a'h ee d'o(be)r tapissou ha d'o(be)r traou mod-se ! Tapissou-gwlan, houzoh walc'h, neuhe vije gwraet tapissou bouret ahe** : Elle allait donc faire des couvertures et des trucs du genre ! Des couvertures en laine, vous savez bien, on faisait là alors des couvertures rembourrées *(Ar Fouillez)*

**GWLEB** [gle:b-p] : [vx. br. ***guilp, gulip*** ; ***glueb*** 1499] ad. (mut. **gw > hw** prononcé **h**) ; Mouillé (-e) / Trempé (-e) / Humide

✗ *syn.* : ***umid***

**Re hlweb** ['re hleb-p] : Trop mouillé (-e) *(Berrien)* ; **Gwléb-toud o rochedou** : Leurs chemises toute trempées *(Plouïe)* ; **Hesk vé gwraet ba'r prajeier gwleb** : On fait de la laîche dans les prés humides *(Skrigneg)* ; **Ma é an traou re hwleb, n'eus ket moien...** : Si tout est trop humide, on ne peut pas... *(Kareis)* ; **Evid dizouriñ douar gwléb vé red ober gwachiou-don** : Pour drainer la terre humide, il faut creuser des ruisseaux profonds avec dérivations *(Plouïe)* ; **Ma lakèh ar saout ba-lec'h é gwleb 'è, an dra-s(e) añfoñsè ha zifoñsè toud an traou !** : Si vous mettiez aussi les vaches là où c'était humide, ça enfonçait et défonçait tout ! *(Kareis)* ; **Ha gwech-ell oa beb-sort prajou : Be oa prajou-tirien ha be oa prajou gwleb pet(r)a !** : Et autrefois il y avait toute sorte de prés : Il y avait des sécherons et il y avait des prés humides quoi ! *(Kareis)* ; **Oh, ka(s)imant-sur (v)o harne ! Med sell pe-sort mod (e)ma, é gwleb ar lor-zi pe é gwleb an oal(ed) ba'r chumin(al). Sur vo harne !** : Oh, il y aura très certainement de l'orage ! Mais regarde comment c'est, le sol de la maison est humide ou-bien c'est l'âtre dans la cheminée. Il y aura sûrement de l'orage ! *(Kleden)*

- **Ginou gwleb** : Mythomane *(Skrigneg)*
- **Gwleb-dour-teil** [gle:ptur'tɛj] : Complètement trempé (-e) ; **Mi oè gwleb-dour-teil** : J'étais complètement trempé *(Kergrist)*
- **Gwleb (gwleb) teil / Gwlep-an-teil** : Complètement trempé (e) ; **Hezh zo gwlep-an-teil** : Il est trempé *(Plouïe)* ; **Oh ya ! Gwlep-an-teil visent** : Oh oui ! Ils étaient complètement trempés *(Ponvel)* ; **Ha gwlep-an-teil ma zreid pa'n de toud !** : Mes pieds complètement trempés pendant toute la journée ! *(Plonee)* ; **Ya-ya, med ar re-he 'benn vé deg munut a vé gwlep-an-teil toud** : Oui-oui, mais au bout de dix minutes ils étaient complètement trempés *(Plonee)* ; **Med sterd oa bet, me lar zo dit la oamp gwléb-gwléb-teil oamp toud (a-)benn oa echu** : Mais ce fut difficile, je peux te dire que nous étions trempés comme une soupe lorsque ce fut terminé *(Plouïe)* ; **Wechou vïe plijadur, me(d) wechou teuemp d'ar gêr gwlep-an-teil, debet toud ar bar(a) 'zhpenn c'hoazh...** : Il y avait parfois du plaisir, mais parfois nous revenions complètement trempés, et de plus nous avions mangés tout le pain... *(Brennilis)*
- **Ober e gazh gwléb** : Esquiver hypocritement / Filer en douce par humiliation ou vexation

**GWLEBAÑ** ['gle:bə] ['glejbə] ['glepa] : [***gluybyaff*** 1464] vb. (mut. **gw > hw** prononcé **h**) ; Humidifier / Tremper / Mouiller

**Ar c'hached oa c'hoazh 'vidoc'h pass 'n-im hwlebiñ ba'r wézh, pé vïe gwraet ur vervadenn** : Il y avait encore la caisse pour que tu ne te mouilles pas dans le ruisseau, lorsqu'on faisait une lessive *(Laz)* ; **Beb ar mar(e) reeh machinou mo(d)-s(e) d'an dour d'ond-maes hag an dra-se hwlebè toud ar re oa war ar prad** : De temps à autres vous faisiez des machins comme ça pour que l'eau sorte et ça mouillait tous ceux qui étaient sur le pré *(Kareis)* ; **Gwraet vise ur wazh brassoc'h un tammig ha war honnezh vïe gwraet tammou gwachou bihen c'hoazh drame da doud ar prad da ve gwlebet** ['gle:bəd-t] : On creusait un ruisseau un tout petit peu plus grand et on lui faisait des petits ruisseaux (de dérivation) pour que tout le pré soit humide *(Plouïe)* ; **Gwlebet** ['gle:bəd] **é ... Kollet meus kalz koat** : Il est trempé... J'ai perdu beaucoup de bois *(Plouïe)* ; **An dilhad zo bet gwlebet** ['glejbəd-t] : Le linge a été mouillé *(Lannedern)* ; **Un ti da hwlebañ ar lañchenn** : Une maison pour mouiller le gosier *(An Uhelgoat)* ; **Pa vé gwlebet, med ahe gwir é hañ ! Harne zo hañ !** : Lorsque c'est trempé, mais là c'est vrai hein ! Il y a de l'orage hein ! *(Skrigneg)* ; **Bremañ zo ka(v)et ha pa oa ar glô vijent ket gwel(e)t, pugur ar re-he nagn ket c'hoant da 'n-om hwlebañ !** : On les trouve maintenant, on ne les voyait pas lorsqu'il y avait de la pluie, puisqu'ils n'avaient pas envie de se mouiller ! *(Skrigneg)*

**GWLEBOR** ['glepɔr] : [***gluebor*** 1464] n.f. (mut. **gw > hw** prononcé **h**) ; Humidité

✗ *syn.* : ***umidite***

**Ar gwlebor zo kaos deus se** : C'est l'humidité la cause de ça *(Poullaouen)*

**GWLESKER** ['gleskər] : [***gluesquer*** 1464] n.m. (pl. **-ed** [gle'skɛ:rəd-t]) ; Grenouille

**Gwleskered é kanañ war an dour** : Des grenouilles coassant sur l'eau *(Lannedern)* ; **Ar raned sortis deuh ar gwleskered** : Les têtards sortent des grenouilles *(Lannedern)* ; **Ar c'hi zo komañs da hrognal dac'h ar gwlesker kozh** : Le chien commence à grogner sur la vieille grenouille *(Laz)* ; **Ba'r voutailh vé laket ur sourd, petraman ur gwlesker pe un nàer hag a vije laket boesson war'naoñ** : On met une salamandre dans la bouteille, ou-bien une grenouille ou une vipère et on ajoutait l'alcool *(Skrigneg)*

**GWLIZH** ['gli:z-s] : [***gluiz*** 1464] coll. ; Bruine / Pluie fine / Rosée

**Kan ra (a)r gaseg-koat ba mis-mae : « Gwlizh, gwlizh, gwlizh ! » Ha dont ra (a)r gwlizh** : Le pic-vert chante au mois de mai : « Gwlizh, gwlizh, gwlizh ! » Et la pluie fine (gwlizh) vient *(Kleden)* ; **Ar gwlizh deuh ar mintin** : La rosée du matin *(Skrigneg)* ; **Metramant gwlizh ha pa vé harne ha glô** : Ou-bien de la bruine et quand il y de l'orage et de la pluie *(Skrigneg)* ; **Deus ar gwlizh, wechou larè-hè « ar c'helien staot », med doc'h an dra-s(e) kontuni ree-hè « amzer brein »** : De la bruine, parfois ils disaient « les mouches pissent », mais ils appelaient ça, continuellement, « temps pourri » *(Kleden)*

**GWLIZHENN / GWLIJENN** ['gli:zɛn] ['gli:ʒɛn] : [***gluizen*** 1732] n.f. & n.m. (pl. **-ou** [gli'zɛnu] [gli'ʒɛnu]) (mut. **gw > hw** prononcé **h**) ; Pluie fine (cf. **glô-fin**)

**Ur gwlijenn** : Une pluie fine *(Plouïe)* ; **Zo bet ur hwlizhenn war'nê** : Ils ont eu une petite pluie fine *(Plouïe)*

**GWLIZHENNIÑ / GWLIZHENNO** [gli'zɛn(i/o)] : [***glizenni*** 1931] vb. (mut. **gw > hw** prononcé **h**) ; Bruiner / Trop lisser (pierre à aiguiser)

**Gwlizhenniñ ra, an dra-he zo sin amzer vraw 'è !** : Ça bruine, c'est aussi signe de beau temps ! *(Skrigneg)* ; **Gwlizhennet ar min-lemmañ** : La pierre à aiguiser est trop lissée *(Kergrist)*

**GWRAC'H** ['graɦ] : [***grouach*** 1436] n.f. (pl. **-ed** ['graɦəd-t]) (mutation **gw > w** prononcé **v**) ; Vielle femme / Sorcière / Fée / & Cloporte

**Ma n'et ket d'ho kwele, damai teuy ar wrac'h kozh, gwrac'h Mitouarn gad he c'hrog ha' gasso (a)han(o)h gati** : Si vous n'allez pas au lit, tout à l'heure la vieille sorcière, la sorcière Croque-mitaine va venir munis de son crochet pour vous emporter avec elle *(Sant-Riwal)* ; **Ur wrac'h so ur c'hwil-du lous** : Un cloporte, c'est un sale cafard *(Poullaouen)* ; **Gwas ar wrac'h kozh, un espess roñfl** : Le mari de la vieille sorcière, une espèce d'ogre *(An Uhelgoat)*

**GWRAC'H-KOZH / RAC'H-KOZH** ['(g)rɑxˌko:z] : n.f. (pl. **(gw)rac'hed-kozh** ['(g)rɑxətˌko:z]) ; Mille-pattes

**Ar « 'rac'h-kozh » a remp-nim deuh ar *mille-pattes* gwich-all** : Autrefois on appelait « rac'h-kozh » le mille-pattes *(Skrigneg)* ; **Wichou ba-dan ar meub ah(e), pa 'h ees d(a) wel : « Sell ! Amañ zo rac'hed-kozh ! » Vije lar(e)t** : Parfois là sous les meubles, lorsque tu vas voir : « Tiens ! Ici y a des mille-pattes ! » Qu'on disait *(Skrigneg)*

**GWRAC'HELL / BRAC'HELL** ['grahəl] ['brahəl] : [m. br. ***gurech*** ; ***groachell*** 1464] n.f. (pl. **-ou** [gra'hɛlu] [bra'hɛlu]) (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; Meule

**Sintrañ ar vrac'hell blous** : Étayer la meule de paille *(Poullaouen)* **; Ur wrac'hell foenn** : Un tas de foin *(Kergrist)* ; **Ba'r wrac'hell, war bern id blam dê da soutaad**, **da veleiniñ** : Dans la meule, sur le tas de blé pour qu'elles s'assouplissent, pour qu'elles mûrissent *(Pleiben)* ; **Ah ! Ar bla-se oa gwraet teir gwrac'hell ha vije laket voenn ha amañ oa ket hesk, med neu'n vije troc'het broñs ba bord an hent** : Ah ! Cette année-là on faisait trois meules et on mettait du foin, ici il n'y avait pas de laîche, mais on coupait alors des bourgeons au bord du chemin *(Pluskelleg)*

**GWRAC'HELLAD / BRAC'HELLAD** [gra'hɛləd-t] [bra'hɛləd-t] : [***gwrac'hellad*** 1992] n.f. (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; Grande quantité

**GWREG** [gre:g-k] : [***gruec*** 1464] n.f. (pl. **g(w)rage(d)** ['grɑ:ge(d-t)]) (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; Femme (épouse)

**Hag e wreg a lare** : Et sa femme disait *(Berrien)* ; **Pad ar veilh, beilh i wreg, maro war hi gwel(e) ene hag e-se…** : Pendant la veillée, la veillée de sa femme, morte sur son lit là de toute façon… *(Skrigneg)* ; **Ha Yves, pegur vise mew, a gave daoñ 'h ee ar person da gaoud e wreg** : Et Yves, puisqu'il était saoul, croyait que le recteur allait trouver sa femme *(Lokmarïa)* ; **Kar me gar ma gwreg evelato** : Car toutefois j'aime ma femme *(Ar Fouillez)* ; **Leun(-kouch) an ti a wrage** : La maison pleine (bondée) de femmes *(Ar Fouillez)* ; **Hag Yann na ur wreg hag ur wreg terrupl, ur wreg braw-hardi ha yowankoc'h evitou** : Et Yann avait une épouse, et une femme plantureuse, une femme magnifique, et plus jeune que lui *(Landelo)* ; **An dra-he zepand, med ma jikour ga e wreg** : Ça dépend, mais s'il aide sa femme *(Berrien)* ; **Un tamm kaos oa gwraet ga'r wreg** : Il fit un brin de causette avec l'épouse *(Landelo)* ; **Pegur oa laret daoñ ga e wreg** : Puisque son épouse lui dit *(Landelo)* ; **Hag ar gwas lar d'i wreg** : Et le mari dit à sa femme *(Plouïe)* ; **Ha c'hwi tond da wel gwreg ar re-all pé (e)maint ket ba'r gêr !** : Et vous de venir visiter la femme des autres lorsqu'ils ne sont pas à la maison *(Landelo)* ; **Daoust a vije bihen an dud (a-)wechou nïent gwraged hag a vïe re vraw** : Bien que les gens furent petits des fois ils avaient des femmes qui étaient trop belles *(An Uhelgoat)* ; **Ar gwas zo ba'r park hag ar wreg ra ar labour ba'r gêr** : C'est l'homme qui est au champ et la femme qui fait le travail à la maison *(Berrien)* ; **Sete voa gwraet ur lein, ga'n otrou ha neuhe ga e wreg** : On fit donc un dîner, avec alors le monsieur et sa femme *(Plonee)* ; **Pa oa errüet en-dro na gouïet oa marw e wreg** : Lorsqu'il fut de retour, il sut que sa femme était morte *(Plourac'h)* ; **Deuet e wreg, glac'haret** : Sa femme vint, chagrinée *(Poullaouen)* ; **Ma vis(e) ar gwas 'krog troïñ-douar, eh beñ ar wreg vïe daw dèi bi 'streïñ 'n teil** : Si le mari labourait la terre, eh ben l'épouse devait épandre le fumier *(Sant-Wazheg)* ; **Oh ! Ma vàeron zo e(rr)i ahe ! Hag a (e)ma i wreg (a)ssames gantoñ ha n'anveomp ket 'nèi c'hoazh** : Oh ! Mon parrain est arrivé là ! Et il est accompagné de sa femme que nous ne connaissons pas encore *(Skrigneg)* ; **Bla so bremañ n'a ket mad ar jeu etre i wreg ha hañw, set' oant ket (a)ssames kin, pep-hini zo aet ba i jeu** : Ça fait maintenant un an que ça ne va pas bien entre sa femme et lui, ils n'étaient donc plus ensemble, chacun est parti de son côté *(Skrigneg)* ; **Hag an elvajou bras vo gouest d'ober resultaiou koulz 'vel ree ar re-vihen, memes na gou(de) n'o kimed c'hwi hag ho kwreg d'n-im okup deuhoute** : Et les grands élevages seront capables de faire autant de résultats que ne le faisaient les petites, quand bien-même il n'y aura que vous et votre épouse pour vous en occuper *(Lannedern)* ; **Ma mamm-gàer ha ma zad-kàer, pa na gouïet la'h ee ma mab gad an hi(ni) oa deut gwreg daoñ goude, blame na dow vugel ha oa ket mad 'è, houzoh walc'h** : Ma belle-mère et mon beau-père, lorsqu'ils surent que mon fils allait avec celle qui allait devenir sa femme, parce qu'il avait deux enfants et que ce n'était pas bien non-plus, vous savez bien *(Skrigneg)*

- **Labour-gwreg** : Travail d'épouse ; **Me renke o(be)r ma labour-gwreg memes-tra !** : Je devais quand-même faire mon travail d'épouse *(Skrigneg)*
- **Mond da wreg ub** : Rendre *qqn.* cocu / Se taper la femme de ; **Piw a'h a da wreg ar sakrist pé vé ket ar sakrist ba'r yêr ?** : Qui rend le sacristain cocu lorsqu'il n'est pas chez lui ? *(Lokmarïa)*

**GWRES** [gre:z-s] : [***grues*** 1557] n.f. (mut. **gw > w** prononcé **v**) ; (forte) Chaleur / Chaleur lourde d'été

**Ahe (e)ma ar wres** [ar'vre:z-s] **(é) tond war(aha)namp !** : Là c'est la forte chaleur qui nous tombe dessus *(Plonee)* ; **Pé vé ket heol dé domm(añ) an douar, beñ vé ket gwres heñ !** : Lorsqu'il n'y a pas de soleil pour

chauffer la terre, ben il n'y a pas de chaleur hein ! *(Kleden)* ; **Ha n'eus ket gwres, n'é ket tomm ! Ar re-gozh 'h ee sod ga un amzer mo(d)-s(e), ah ya-ya !** : Et il n'y a pas de chaleur, il ne fait pas chaud ! Les anciens devenaient fous par un temps comme ça, ah oui-oui ! *(Kleden)*

**GWRÏAD** ['griːəd-t] : [***gruyat*** 1499] vb. (mut. **gw > hw** prononcé **h** ou **gw > w** prononcé **v**) ; Coudre

**Ha houzh a wrïe ar reñ-he ga ur pezh pass-gwlan ahe gis-se** : Et elle les cousait avec un gros passe laine là comme ça *(Skrigneg)* ; **Kass ar bragou zo ahe da fichad ahe, pudur out o tiskiñ gwrïad a(ho)nt ar hi(s-ho)nt !** : Envoie le pantalon qui est là à raccommoder, puisque tu apprends à coudre là-bas ! *(Skrigneg)* ; **Goud(e)-se oa deut ar vresel ha vij(e) ket ka(v)et na brechen, na da ziskiñ da 'rïad na mann e-be(d)** : Ensuite ce fut la guerre et on ne trouvait ni aiguilles à tricoter, ni pour apprendre à coudre ni rien du tout *(Skrigneg)* ; **Ha diskiñ g'rïad mamp gwraet deuh-ouim-ni, deuh-ouim hon-hun (iv)è** : Et nous avions appris à coudre par nous, par nous-même aussi *(Skrigneg)* ; **Ha ma (e)n-om laket da vrodiñ ha da wrïad** ['vriːəd-t] **ha d'ob(e)r traou gis-se** : Et je me mis à broder et à coudre et à faire des choses comme ça *(Kallag)* ; **Goud(e) vijen é wrïad** ['vriːəd-t] **pe 'h o(be)r tammou traou, (e)vel mije d'o(be)r** : Après je cousais ou je faisais de petites choses, comme j'avais à faire *(Kallag)* ; **Me wele ar merc'hed hag a voa o hrïad ba korn ar c'houign ha ga'n tan : flamm-tan ba o siminal vras** : Je voyais les femmes qui cousaient au coin de l'âtre et le feu : une flambée dans leur grande cheminée *(Plonee)* ; **Deskiñ gwrïad ha lak ar boutonou** : Apprendre à coudre et à mettre des boutons *(Ar Fouilhez)* ; **Ur veskenn da wrïad** : Un dé à coudre *(Poullaouen)* ; **Fèriñ, gwrïad ha o(be)r stamm ha renk an ti (me)mes-tra un tamm bihen 'è, un tamm mad memes !** : Repasser, coudre, faire du tricot et ranger quand-même la maison un petit peu également, pas mal même ! *(Skrigneg)* ; **P(a) oan deut mae(s) ar skol a'h een da wel 'nèi da ziskiñ gwrïad ganti hag a breste hi mikanik din da ziskiñ (a)ha(n)on da wrïad !** : Lorsque je sortais de l'école, j'allais la voir pour apprendre à coudre et elle me prêtait sa machine pour m'apprendre à coudre *(Skrigneg)* ; **D'ar mar(e)-se vije gwrïet ar sïer-temz hag a teue da wrïad war ar su(zh)un hag a'h ee di, d'ar yêr goude (a)darr(e), pu(d)ur ur c'hazh a na !** : À cette époque on faisait des sacs d'engrais et elle venait coudre en semaine et après elle y retournait, à la maison, puisqu'elle avait un chat ! *(Skrigneg)* ; **Ar brageier vije us(e)t deus an tu-raog, med vije ket chet(et) ar brageier 'vi(d) bramed d'an dra-he, sete vije golôet deus an tu-raog hag ar re-he oa poltok, me lar dit, ar re-he oa kaled da hwrïad hañ !** : Les pantalons usés à l'avant, mais on ne jetait pas les pantalons pour autant, on couvrait donc l'avant et c'étaient de la suédine, je te le dis, ils étaient durs à coudre hein ! *(Ar Fouillez)*

- **Mekanik-gwrïad** : Machine à coudre ; **Ah ya ! Ur mekanik bras na, ur mekanik-gwrïad hag ur sijell** : Ah oui ! Elle avait une grande machine, une machine à coudre et un ciseau *(Ar Fouillez)* ; **Hag ar mod-all 'h ee da zevechañ memes-tra da di ar re-all lem a vije ur mikanik ha leizh, kalz oa komañs(e)t da gaoud mikanikou-gwrïad** : Et sinon elle allait travailler à la journée chez les autres, là où il y avait une machine et énormément, beaucoup commencèrent à avoir des machines à coudre *(Ar Fouillez)*
- **Mekanik-gwrïad ga'n treid** : Machine à coudre à pied ; **Beñ ur mikanik-gwrïad Singer ga an treig ah(e), neuhen oa ket elektrik** : Ben une machine à coudre Singer à pied là, elle n'était alors pas électrique *(Skrigneg)*

**GWRÏENN** ['griːən] : [***gruyzyenn*** 1464] n.f. (pl. **gwrïou** ['griju]) (mut. **gw > hw** prononcé **h**) ; (une / quelques / des) Racine(s) / & fig. au pl. Les Reins

**Gwrïou an owr-yeotenn** : Les racines de l'herbe d'or *(Poullaouen)* ; **Aet zo gwrïou-raden ha soliou-dres ga'r làer** : Le voleur a dérobé des racines de fougères et des racines de ronces *(An Uhelgoat)* ; **Ya, ar reñ-he neus gwraet gwrïou toud dizhtu** : Oui, ils ont fait des racines de suite *(Skrigneg)* ; **Ur balastrennad-douar zo deut da heul ar gwrïou** : Un pavé de terre est venu avec les racines *(Poullaouen)* ; **Heñ oa ur blantenn gwer mo(d)-se, ree keme(d) deliou ha neuhe gwrïou !** : C'était une plante verte comme ça, elle ne faisait que des feuilles et alors des racines ! *(Skrigneg)* ; **Med me ma ket gwrïou am(añ) gi-m(añ) (aha)non, pugur oan ket ba mé flass...** : Mais je n'avais pas de racines ici-même, puisque je n'étais pas dans mon domaine... *(Speied)* ; **Oyow ! Houzh oa e(rr)o sterd da zistruju blam a'h ee don ba'n douar hag a na gwrïou tew-mat ahe his-se ha pé jome un tamm deusoute c'hoazh, ar re-he groge (a)darr(e) !** : Oyow ! Elle était devenue dure à éradiquer parce qu'elle allait profondément dans la terre et qu'elle avait de bonnes grosses racines là comme ça et lorsqu'il en restait encore un peu, elles reprenaient ! *(Plouïe)*

- **Kaoud gwrïou solud** : fig. Avoir les reins solides ; **Hezh neus gwrïou solud** : Il a les reins solides *(Plouïe)*
- **(Ober / Taped) gwrïou** : Faire racine ; **Ah daon ! Rent gwrïou mo(d)-se neuhe, war an douar ?** : Ah dam ! Elles faisaient racines comme ça alors, sur le sol ? *(Skrigneg)* ; **Med ur wech vis(e) gall(et) harz anê da zond pé vise ed pi(he)n lak(et), delc'h galle ar gwinizh taped gwrïou** : Mais dès-lors que tu avais pu les empêcher de venir lorsqu'il y avait du petit blé de mis, le blé pouvait continuer de faire racine *(Kareis)*

**GWRÏENNAÑ** [gri'ɛnə] : [***grizienna*** 1659] vb. (mut. **gw > hw** prononcé **h**) ; (s') Enraciner

- **Be gwrïennet mad** : Avoir les reins solides (fig.) ; **Hezh zo gwrïennet mad** : Il a les reins solides *(Plouïe)*

**'HA** [hă] : ad. (en fin de phrase) ; Alors / Tien (donc) (cf. **AVAT / 'HAT**)

**Ah ya 'ha ! / Ah nann 'ha !** : Ah oui alors ! / Ah non alors ! ; **Ar raden zo dru ar bla-mañ 'ha !** : Les fougères sont abondantes cette année ma foi ! *(Landelo)* ; **Nann 'ha gast !** : Ah putain non ma foi ! *(Plouïe)* ; **Ah an dra-he n'ounn ket 'ha** : Ah ça je ne sais pas alors *(Berrien)* ; **Oh ya 'ha ! Vé ket klêt kén nann** : Oh oui alors ! On n'entend plus (parler de ça) non *(Berrien)* ; **Se ouïon ket 'ha, gast 'ha !** : Ça je ne sais pas ma foi, ah putain ! *(Skrigneg)* ; **Ah ya 'hat, ah ya 'ha !** : Ah oui alors, ah oui ma foi ! *(Speied)* ; **Hoñzh na welo k(et) aha(no)n-me 'ha !** : Elle ne me verra pas ma foi ! *(Berrien)*

- **'Ha te !** : Ma foi ! ; **Ya 'ha te !** : Oui ma foi ! *(Skrigneg)*

**HA / HAG** [a(g)] : [***hac*** 1565-68] conj. & part. interrogative ; Et / & Alors que / Que (comparatif)

**Hag a larin doc'h** : Je vais vous dire *(An Uhelgoat)* ; **C'hwec'h ha pemp, an dra-he ra unneg** : Six et cinq ça fait onze *(Plonee)* ; **Houzh vije 'h essañ kaoseal galleg ha ouïe ket !** : Elle essayait de parler français alors qu'elle ne savait pas ! *(Skrigneg)* ; **Aet é toud ar voutik kuit mem-mod ha(g) (a-)raog, voa kime Yann toud (a)darre** : Toutes ont disparu comme avant, il n'y avait encore plus que Yann *(Plonee)* ; **Himañ pugur e yee founussoc'h hag an a(v)el !** : Lui puisqu'il filait plus vite que le vent ! *(Plonee)* ; **Amañ vadine an dud kalz neubeutoc'h, ree an eñpressïon da ve fïer ha oaint ket !** : Ici les gens plaisantaient beaucoup moins, ils donnaient l'impression d'être fiers alors qu'ils ne l'étaient pas ! *(Lannedern)*

- **Bern-ha-bern** ['bɛ̃rn-a-'bɛ̃rn] : Tas après tas *(Berrien)*
- **Bras-ha-bihan** : Petit(s) comme grand(s) / Adulte(s) et enfant(s) ; **Me n'espernan den e-bed, bras-ha-bihan** : Je n'épargne personne, adultes et enfants *(Berrien)*
- **Gwennek-ha-gwenneg 'h a e voutik da nintra** : Son affaire périclite sou par sou *(Plouie)* ; **An heñi a vïe kollet toud e wenneien gantoñ** : Celui qui avait perdu tous ses sous *(Plouïe)*
- **Ha(g) + *vb.*** : Alors que ; **Kar lesket neus (a)ha(n)on ba'r vezh ha on tougen ur bugel deus-hañ !** : Il m'a laissée dans la honte alors que je porte un enfant de lui ! *(Kergrist)* ; **Pugur heus ket souetet blavezh mad diñ, na da hin(i) e-bed douh-oemp ha oamp toud o ho(r)tos !** : Puisque tu ne m'as pas souhaité la bonne année, ni à aucun d'entre nous alors que nous attendions tous ! *(Skrigneg)*
- **Hag a jeñch tu** : Réversible ; **Ha lec'h an ar modern jañchè tu, 'vel heñi an trakteur bremañ 'è** : Alors que la charrue moderne était réversible, comme celle du tracteur également maintenant *(Kleden)*
- **Ha(g a)n** [ɑːn] **/ Ha(g a)r** [ɑːr] (contraction) : Et (le, la, les) ; **Ha'n noblessite jekoure ar re vise didanne** : Et la noblesse aidait ceux qui en faisaient partie *(Kergrist)*
- **Hag ha + *vb*** : Et de ; **Hag ha sortïal ur voutailh goûg moan** : Et de sortir une bouteille au mince goulot *(Skrigneg)*
- **Ha-kard** : Et quart ; **Da bed eur 'n-om gav an treñ ? – Da nav eur ha-kard** : À quelle heure arrive le train ? – À neuf heures et quart *(Skrigneg)*
- **Ha-toud** : Et tout ; **Kalz reier zo bet drailhet d'ober tïer, ilisou ha-toud** : Beaucoup de rochers ont été détruits pour faire des maisons, des églises y compris *(An Uhelgoat)* ; **Ma vé daw añgaj erc'hent mod-se, houarnañ (a)nê ha-toud** : S'il faut engager de l'argent comme ça, les ferrer et tout *(Karnod)*
- **Ha-traou ga *ub.*** : Accompagné d'autres choses ; **Ba du-m(añ) vis(e) laket delc'h-mad karotes ha-traou gante ha ognon** : Chez moi on mettait des carottes accompagnées d'autres choses et des ognons *(Ponvel)*
- **In dow-ha-tri** : En deux-et-trois (danse) ; **Kar barzh ar gavotennou-se a feus gavotenn Kereis a vé gwraet in dow-ha-tri** : Mais dans ces gavottes tu as la gavotte de Carhaix qui se fait en deux-et-trois *(Plourac'h)*
- **In tri-ha-pevar** : En trois et quatre ; **Honn(e)zh zo ur gavotenn in tri-ha-pevar (iv)è med un tri-ha-pevar ha n'é ket braw da gontañ, kar gan ar pajou chassees da dro(a)d klei deus an tamm dow hag an tamm pevar** : Ce n'est une gavotte en trois-et-quatre non-plus mais une trois-et-quatre qui n'est pas facile à compter car pour tes pas tu chasses ton pied gauche au deuxième et au quatrième temps *(Plourac'h)*
- **Just-ha-just** : Pile poil / Très exactement ; **Da hanter-nos just ha just-ha-just !** : À très exactement minuit pile *(Landelo)*
- **Ken-ha-kén** [ken(a)'ken] : Autant comme autant / Tant et plus / Tellement ; **(A-)wechou vïen enervet ken-ha-kén 'h een hanter re-vounnus** : Des fois j'étais tellement énervé que j'allais bien trop rapidement *(Plouïe)* ; **Ahe vïe gwin mad neuhe ken-ha-kén** : Là alors c'était du vin tellement bon ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Mein war e horr(e) ken-ha-kén ! Ha oa bet heñw eizhte, pe 'zhpénn, oa ket bet gwel(et) gou(de)-se neuhe !** : Il se prit des pierres tant que tant ! Pendant une huitaine, ou plus, on ne le revit alors pas après ça ! *(Laz)* ; **Gwich-all a'h ee an nén deuh an noñs d'ar frikow-moc'h, 'ti an amiseien, ah beñ, me lar dit ahe his-se 'ha ! Vije debet ha evet ! Ken-ha-kén a vije !** : Autrefois on allait la nuit au ragoût de porc, chez les voisins, eh ben, je peux vous dire que là ma foi ! On mangeait et on buvait ! Tellement il y en avait ! *(Skrigneg)*
- **Kost-ha-kost** : Côte à côte ; **Beñ an dow chô vïe kost-ha-kost ga'r sparl, heñw vïe staget deuh an alar, sete pé yee ar c'heseg war ar raog, an alar yee ba'n douar** : Ben les deux chevaux étaient côte à côte avec le palonnier, il était attaché à la charrue et donc quand les chevaux avançaient, la charrue allait dans la terre *(Plonee)* ; **Ar sparl vise laket dow geseg kost-ha-kost ha dow-all a-raog, pe(va)r geseg vise laket war an ar** : Le palonnier on mettait deux chevaux côte-à-côte et deux autres devant, on mettait quatre chevaux à la charrue *(Berrien)*
- **Mesk-ha-mesk** : Indissociable ; **Richenn Sant-Herbod ha neuhe heñi ar Rusquec zo mesk-ha-mesk** : La légende de Saint-Herbot et donc celle du Rusquec sont indissociables *(Landelo)*
- **Plusk hag-all toud** : En robe des champs (patates) ; **Poaiet (a)val-(d)ouar ba'n dour ar mod-se plusk hag-all toud ! Blam dê da chom tomm !** : Les pommes de terre cuite à l'eau en robe des champs ! Afin qu'elles restent chaudes ! *(Kolloreg)*
- **Tamm-ha-tamm** : Peu à peu / Petit à petit ; **Ah ! Tamm-ha-tamm, (me)mes-tra, teuen da gompren ha da ziskiñ** : Ah ! Petit à petit j'arrivais quand-même à comprendre et à apprendre *(Berrien)*
- **Troiñ-ha-dizroiñ** : Tourner en rond ; **Troiñ-ha-dizroiñ pa'n de !** : Tourner en rond toute la journée ! *(Plouïe)*

**HACH** [haʃ] : [***hache*** 1499] n.f. (pl. **-ou** ['haʃu]) ; Hache

**Dall-net da hach !** : Ta hache est complètement émoussée *(Poullaouen)* ; **Rôet un tamm hach vi(he)n daoñ** : On lui a donné une petite hache *(Landelo)* ; **Sete (e)n-om lakaet ar sant d'o(be)r ibiliou (iv)e ha rôet un tamm hach vihen dèoñ** : Donc le saint se mit également à faire des chevilles et on lui donna une petite hache *(Landelo)* ; **Oh ga ur gontell kajimant-sur, ga un hach da zigentañ ma'hat vije tailhet d'o(be)r c'hoazh, troc'het ga un heskenn** : Très certainement avec un couteau, on les taillait au départ probablement avec une hache pour faire,

coupées avec une scie *(Skrigneg)* ; **Ha Frañsou-Louï a ràe un hach daoñ** : Et François-Louis lui donna une hache *(Poullaouen)* ; **Houmañ, an hach, (e)ma ket an ampes war hi ginou** : Cette hache est loin d'être émoussée *(Poullaouen)* ; **Ya, petram oa ur piler-koat ahe da skoiñ ga'n hach da droc'hiñ lann, tenn 'n treujou kuit** : Oui, autrement il y avait là un pilon en bois pour frapper à la hache et couper l'ajonc, enlever les troncs *(Plouïe)* ; **Vïent 'tiharzh(o) ba toud ar c'hleuñiou, 'troc'hañ koat ga'r chalp ha ga'n hach ! Pad ar goañw !** : Ils défrichaient dans tous les talus, couper du bois à la serpe et à la hache ! Pendant l'hiver ! *(Kergloff)* ; **Diskar ar gwe ga an hach ha ga'n harpon ha memes goud(e)-se ga'n troñseuneus ha kargañ koat surtoud !** : Abattre les arbres à la hache et à la scie passe-partout, et même ensuite à la tronçonneuse et surtout charger du bois ! *(An Uhelgoat)* ; **Gast ! Ya med daw é din klask ur mell koat bannag d'o(be)r an ibiliou ha mod-all me zo hond da zall ma hach toud !** : Putain ! Oui, mais il fait que j'aille chercher un gros bois quelconque pour faire les chevilles autrement je vais tout émousser ma hache ! *(Landelo)* ;

**HAD** ['hɑ:d-t] : [vx. br. ***att*** ; ***hat*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['hɑ:du]) & coll. (sing. **-enn** ['hɑ:dɛn] sing pl **-ennou** [ha'dɛnu]) ; Semences

**Had-melchen** : Des semences de trèfle *(Lannedern)* ; **Oh nann ! Med ka(ve)t vis(e) had-lann ba-ti ar marc'hadourien-greun !** : Oh non ! Mais on trouvait des semences d'ajonc chez les grainetiers ! *(Kleden)* ; **Ha vé un mell liñser neuhe ba'r park ha vé mes(k)et ar ludou hag an had hag an traou toud...** : Et il y avait alors un énorme drap dans le champ sur lequel on mélangeait la cendre et les semences et tout le reste... *(Kolloreg)* ; **Namp ket arc'hant (aha)namp dé bren(añ) an had nag ar ludou dé lakad dê** : Nous n'avions pas d'argent pour acheter la semence ni l'engrais pour leur mettre (patates) *(Sant-Wazheg)* ; **Oh ya ! Sa(v)emp 'nê ga'r buter hag a vije an hadou** : Oh oui ! Nous les butions au butoir et il y avait les semences *(Sant-Wazheg)*

**HADAÑ / HADIÑ** ['had(ə)] ['hadi] : [***hadaff*** 1499] vb. ; Semer

**Ba mis-hero ha mis-du vé hadet gwinizh ha kerc'h** : On sème le blé et l'avoine au mois d'octobre et au mois de novembre *(Berrien)* ; **D'ar mar(e)-t(e) vis(e) had' an ed ga'n dorn !** : À cette époque-là on semait le blé à la main ! *(Karais)* ; **Mond a ree trakteuriou ahe gis-s(e) ha remork oa 'è 'ha ! Me lar dec'h ahe traou oa hadet** : Ma foi il en passait des tracteurs là comme ça et il y avait aussi des remorques ! Je peux vous dire que là on avait semé *(Kleden)* ; **Irvi bihen vise gwraet ba'r mene ha vise hadet segal ha topinambour, oa ket patates d'ar mare-te** : On faisait des petits sillons dans la montagne et on semait du seigle et des topinambours, il n'y avait pas de patates à cette époque-là *(Berrien)* ; **Med hadet vijent ba an nevez-amzer (iv)è hañ** : Mais on les semait aussi au printemps hein *(Skrigneg)* ; **Hemañ é an hadéres da had' ed** : C'est le semoir à blé *(Berrien)* ; **Set' an dra-m(añ) zigouee ba'r mareou-hont da 'r bla pé vis(e) had' an ed ha pé visemp é timinüiñ ar labour mod-all sè !** : Ça arrivait donc dans ces périodes-ci de l'année lorsqu'on semait les céréales et donc qu'on diminuait le travail autrement ! *(Speied)* ; **Hadañ gwinizh** : Semer du blé *(Pleiben)* ; **Pe pé vé hadet yeot petramed un dra bennaket ha' vé ka(v)et, 'n heñi na gallet diwan** : Ou lorsqu'on sème de l'herbe ou-bien quelque chose qu'on trouvait, celui qui avait pu germer *(Speied)* ; **Skouarniou an ar vers an douar war toud an dra-s(e) ha jom douar ru war o lerc'h, prest da had'** : Les versoirs de la charrue versent la terre sur tout ça et il reste de la terre rouge derrière, prête à être ensemencée *(Kleden)* ; **Ar jerdin zo prest da hadañ traou barzh pa vo tommoc'h an amzer !** : Le jardin est prêt à être semé lorsqu'il fera plus chaud *(Skrigneg)* ; **'Benn vé hadet-hègn ba-tous(k) ar bidraves vé hadet-hègn ba fin mis-ebrel pedam ba komañsamant mis-mae ha vé karotes maleürus neu(he) !** : Quand on les sème parmi les betteraves, on les sème à la fin du mois d'avril ou bien au début du mois de mai et alors on a des énormément de carottes ! *(Laz)* ; **Pour, peus keme(d) hadañ pour wa'r loar ne(ve) ha bousso-hè ur mar(e) bennaket 'è, med benn 'h i dé hadpikañ 'nê goud(e)-se, 'h ee-hè ur metr uhelloc'h ha monto-hè deustu** : Des poireaux, tu n'as qu'à semer des poireaux à la nouvelle lune et ils pousseront un moment donné, mais avant que tu n'ailles les repiquer ensuite, ils faisaient un mètre de plus et montaient de suite *(Kleden)* ; **Mé mamm-gozh voa ur park ba Landelo ha vïemp o hond da hadiñ an traou barzh ha 'h eemp da droc'h kerc'h** : Ma grand-mère avait un champ à Landeleau, nous allions y semer et nous allions couper de l'avoine *(Speied)* ; **Hag ar mod-se 'n-heñi namp komañset 'had aval-douar** : C'est comme ça que nous avons commencé à semer les pommes de terres *(Sant-Wazheg)* ; **Me meus gwel(e)t mé dad 'hadañ lann amañ war ur park blam d'ar c'herseg 'e** : J'ai vu mon père semer de l'ajonc ici sur un champ à cause des chevaux aussi *(Kergloff)* ; **Daw oa hadañ ! Hadañ greun blam d'ar melchon da boussad ha' bousse tro mis-mae, mis-mae / mis-even** : Il fallait semer ! Semer des graines pour que le trèfle pousse, il poussait vers le mois de mai, mai / jouin *(Plouïe)* ; **Had(et) vis(e) lann ba'r parkeier ha ar lann vis(e) troc'het pé vis(e)-heñw dow la, 'benn-neu'n vis(e) u(he)l ar mo(d)-s(e) ha vis(e) troc'het ur garg-lann 'vi(d) ar c'herseg** : On semait de l'ajonc dans les champs et on le coupait quand il avait deux ans, il était pour-lors haut comme ça et on coupait un chargement d'ajonc pour les chevaux *(Kleden)* ; **Med da gomañsamant, 'benn oa kistïon lar vïe mad an aval-douar vis(e) gwraet ga'n alar ! Vis(e) hadet-hègn ba-dindan ar boem dé gomañs, ar re-gentañ meus bet hadet zo bet hadet ar mod-se** : Mais au commencement, quand il était question que les pommes de terres étaient bonnes on faisait à la charrue ! On les semait sous le sillon pour commencer, les premières que j'ai semées furent semées ainsi *(Sant-Wazheg)*

- **An heñi had i batates deiezh gwener ar gr(o)as / So sur dé gaoud patates bras !** : Celui qui plante ses patates le vendredi saint / Est sûre d'avoir de grosses patates ! *(Kleden)*
- **Arabad hadañ kichenn an ant** : Il ne faut pas semer à côté du creux du sillon (fig. L'acte sexuel n'est que pour la procréation) *(Plouïe)*
- **Hadañ ga'n dorn** : Semer à la main ; **Un' vïe hadañ ga'n dorn hag an heñi-all vïe (é) frechad** : Il y en a un qui semait à la main et l'autre hersait *(Berrien)*
- **Melchen-hadañ** : (du) Trèfle à semer ; **Pe-sort melchen ? Oh ! Melchen-hadañ** : Quelle sorte de trèfle ? Oh ! Du trèfle à semer *(Kareis)*

**HADCHERRAÑ / HADJERRAÑ** [hat'ʃɛrə] [had'ʒɛrə] : vb. ; Collecter à nouveau

**Ha war-lerc'h neu'n ziskargès da gomioñ da-hun, ga bidoniou dow-ha-dow ha war-lerc'h hadjerrès ha basseent ba'r *laveuse* pé vijent riñset ha hadtapès 'nê** : Et alors ensuite tu déchargeais ton camion tout seul, les bidons deux par deux et ensuite tu collectais à nouveau et ils passaient dans la laveuse lorsqu'ils étaient vidés et tu les reprenais *(Karnod)*

**HADDIGASS** [ha'ti:gəs] : [***addegass*** 1992] vb. ; Ramener / Rapporter

**Vïe ar c'harr-neo-gwlan, houïet walc'h, sete hezh a drôe en-dro pé vise tisset un neudenn ha vise haddigasset ar macheñ** : Il y avait le rouet, vous savez bien, il fonctionnait donc quand on tissait un fil et ont ramenait le machin *(Ponvel)*

**HADDIJUNI** [(h)ati'jy:n(i)] : [***addijuni*** 1992] n.m. (pl. **-ïou** [hatijy'niju]) ; Collation de 10h

**HADDIMEIÑ** ['hati,mɛj] : [***addimezi*** 1931] vb. ; (se) Remarier

**Ar mod-se 'n-heñi oa haddimêt da ma mamm** : C'est ainsi qu'il se remaria à ma mère *(Ponvel)*

**HADDOND** [hat'dɔ̃.n] : [***addon*** 1914] vb. (fonctionne sur le même modèle que **dond** : **hadteu / hadtà...**) ; Revenir

**Ar melchen-glas hadtàe, hadpoussè c'hoazh, me(d) ar melchen-ru tàe ket kin war-lerc'h** : Le trèfle des prés revenait, repoussait encore, mais le trèfle rouge ne revenait plus ensuite *(Kareis)*

**HADÉRES** [(h)a'de:rəz-s] : [***haderez*** 1857] n.f. ; Semoir

**Hemañ-all é an hadéres, n'é ket ?** : L'autre c'est le semoir, n'est-ce pas ? *(Berrien)* ; **Hemañ é an hadéres da had(añ) ed** : C'est le semoir à blé *(Berrien)* ; **Ha pé vïer krog hadañ petrabes, beñ vis(e) un' hadañ 'nê domp ga'n hadéres vihen ahe, un' diw rijenn !** : Et lorsqu'on semait des betteraves, ben il y en avait un qui nous les semait munis du petit semoir, un pour deux rangées ! *(Kolloreg)* ; **Toud ba'n hadéres wechou 'e, kar oa'i ket ken uhel ha'n daol, nann 'ha gast ! Mod-se peu-prè, diw rod dèi, gwraet ga'r meler** : Parfois également tout dans le semoir, car il n'était pas plus haut que la table, ah non ma foi ! À-peu-près comme ça, munis de deux roues, fait pas le meunier *(Kolloreg)*

**HADFEURMAÑ** [hat'fœrmə] : [***adfeurmi*** 1931] vb. ; Relouer

**Da fin ar bla oa hadfeurmet da dud deus Kolloreg** : À la fin de l'année tes parents de Collorec étaient reloués *(An Uhelgoat)*

**HADKANNAÑ** [hat'kɑ̃nə] : [***adkanna*** 1914] vb. ; Relaver (le linge)

✗ *cf.* : ***kannañ***

**An dra-h(e) oa ar lïanenn hag ar re-he, pa vijent gwleb, a vije hadkannet ha pa vijent sec'h vijent laket (a)darre d'ar vugale** : Ça c'était la couche et, lorsqu'elles étaient mouillées, on les relavait et lorsqu'elles étaient sèches, on les remettait aux enfants *(Skrigneg)*

**HADKARGAÑ** [(h)at'kargə] : [***adkarga*** 1931] vb. ; Recharger / Remplir (de nouveau)

**Hadkarget (a)naoñ ha et da wel !** : Remplissez-le de nouveau et allez voir ! *(Poullaouen)*

**HADKASS** [(h)at'kas] : [***adkas*** 1970] vb. ; Renvoyer

**Med joñj a rañ (a-)benn 'h on bet hadkass(et)** [hat'kas] **war ar post a vêr ken alïes, ma'hat zo an dud da joñjal a rên ma labour mad** : Mais je pense qu'avant que je sois renvoyé au poste de maire si souvent, les gens doivent probablement penser que je faisais bien mon travail *(Kalaner)*

**HADKEMER / HADKIMER / HADKOMER** [hat'ke:mər] [hatcimer] [hat'ko:mer] : [***adkemer*** 1922] vb. ; Reprendre

**Hag war-lerc'h neu'n oa daw dèi hadkimer he labour** : Et alors ensuite il fallut qu'elle reprenne son travail *(Sant-Hern)* ; **Sell goude-se p(a) oa hadkomeret ar yir, beñ oa bet daw jerriñ 'nê ba un tu mennaket da basseal an noñs 'è** : Donc ensuite lorsque les poules furent reprises, ben il fallut aussi les enfermer quelque part pour passer la nuit *(Skrigneg)*

**HADKLÊO / HADKLÊD** [hat'klɛw] [hat'klɛ:d-t] : [***adklewed*** 1992] vb. ; Réentendre

**Go(r)tos 'ta ! Red a vefe din hadklêd ar gomz-se** : Attends donc ! Il me faudrait réentendre ce mot-là *(Skrigneg)*

**HADKOAN** [(h)at'kwɑ̃:n] : [***atcoan*** 1499] n.m. (pl. **-iou** [hat'kwɑ̃:nju]) ; Collation avant de dormir

**HADKOMAÑS** [hatko'mɑ̃s] [hat'koməs] : [***adkomañs*** 1992] vb. ; Recommencer

**Ha pé 'h ee war hi c'his, neuhe a hadkomañsent (a)darr(e) a'ha !** : Et lorsqu'elle repartait, alors ça recommençait de plus belle ! *(Skrigneg)* ; **Neuhe petra rin bremañ neuhe ?! Mann e-bed (ne)med hadkomañs** [hatko'mɑ̃s] : Qu'est-ce que je vais faire alors moi maintenant ? Rien si ce n'est recommencer *(Landelo)* ; **Ar min grogè ket barzh kin ha droc'hè ket. Ale ! Pich(e) kemed mond d'o(be)r un aseadenn ha tak-tak-tak ha hadkomañs** : La pierre n'accrochait plus et ça ne coupait pas. Allez ! Tu n'avais qu'à aller faire une halte assise et tac-tac-tac et recommencer *(Kleden)* ; **Me ma renket diskiñ difrichañ ha hadkomañs** [hat'koməs] **ha-toud, (a-)benn ar fin oan-me ur sort championñ d'o(be)r stamm** : J'ai dû apprendre à défriser et recommencer et tout,

pour finir j'étais une sorte de championne pour faire du tricot *(Skrigneg)* ; **Sete vije hadkomañset 'darre ! Kompren a res ?** : Et donc on recommençait une fois de plus ! Tu comprends ? *(Skrigneg)* ; **Gis-se vise gwraet un dro raog ha war-lerc'h hadkomañsen, 'benn-neu'n vise gorôet ar saout !** : Ainsi on faisait un tour avant et après je recommençais, pour-lors les vaches étaient traites ! *(Karnod)*

➢ **Hadkomañs en-dro** : Récidiver ; **Ma vïe bet tapet-heñw diw wech, 'benn-neu'n (e)ma-heñw 'hadkomañs en-dro** : S'il avait été pris deux fois, pour-lors il récidive *(Speied)*

**HADLAKAD** [had'lakəd-t] : [***adlakaat*** 1931] vb. ; Remettre

**Ha hi hadlak he lunedou** : Et elle remet ses lunettes *(Kareis)* ; **Oa kemed (a)n dra-s(e) 'vid hadlakad (a)nèi dé droc'hiñ** : Il n'y avait que ça pour la refaire couper *(Kleden)* ; **Nann, emsa(wo)c'h oa despun 'naoñ ba'h ur bessel-all ha hadlakad 'naoñ goude war-gourr(e) pa vije yin, ahe vije ar gwellañ amann** : Non, il était préférable de le collecter dans un autre récipient et de le remettre après par-dessus lorsqu'il était froid, c'est là que le beurre était le meilleur *(Skrigneg)* ; **Ha pé wele lar vijemp dow ba'r c'hamioñ, neu'n hadlake ar c'hoaien ba hi laezh, med pé vij(e) kemed un' neu'n zerc'he ar c'hoaien 'viti** : Et lorsqu'elle voyait que nous étions deux dans le camion, alors elle remettait la crème dans son lait, mais lorsqu'il n'y en avait qu'un, alors elle la gardait pour elle *(Karnod)* ; **Ah nann neu'n vije gwraet toennou mein-gozh, ga re-neve petram re-gozh, vije tennet deus ur c'hrow bennaket ha vije hadlaket hadtailhet ha-toud ha lakeet war toenn an ti neuhe** : Ah non on faisait alors des toits de vieilles ardoises, avec de nouvelles ou bien d'anciennes, que l'on enlevait d'une crèche quelconque et on les remettait, les retaillait et tout et mettait alors sur le toit de la maison *(Skrigneg)* ; **Med red vije toull anê hag hadlakad ene ga tachou-tôer, pevar santimetr** : Mais il fallait les percer et les remettre là avec des clous de couvreur, quatre centimètres *(Skrigneg)* ; **Sete neuhe na gouïet pe-naos 'h o(be)r 'vid hadlak(ad) i gontell war an daol ! Ha hañw pos(añ) i gontell neuhe tal an assïed !** : Il avait donc alors su comment faire pour remettre son couteau sur la table ! Il posa alors son couteau à côté de l'assiette ! *(Skrigneg)* ; **Hadlaket neuhe war o gourr(e) c'hoazh ur wastellenn-all da gu an avalou** : Et on remettait alors par-dessus une autre grosse galette pour cacher les pommes *(Skrigneg)*

**HADLAÑSO** [had'lɑ̃.s(o/u)] : [***hadlansan*** 1902] vb. ; Relancer (moteur, travail…)

**Med ma vis(e) soutenet mad, oa ket emm eizhte 'benn hadlañsou war'naoñ** : Mais si c'était bien soutenu, il n'y avait besoin d'une huitaine avant de relancer le travail *(Lokarn)*

**HADLAVIGAÑ** [(h)atla'viːgə] : [cf. radical vx. br. ***lav***] vb. ; Refaire le va-et-vient

➢ **(H)adlavigañ war e gis** : Refaire le va-et-vient sur ses pas ; **Poan oc'h (e)n-em lakad da hadlavigañ war e gis** : Il a du mal à se mettre à refaire le va-et-vient en revenant sur ses pas *(Poullaouen)*

**HADLEMMAÑ** [had'lɛmə] : vb. ; Aiguiser à nouveau

✗ *cf.* : ***lemmañ***

**'Benn pise gwraet tri-pe(va)r metr gante, vïe red dec'h hadlemm(añ) 'nê c'hoazh 'è** : D'ici que vous ayez fait trois-quatre mètres avec, il vous fallait les aiguiser à nouveau *(Karais)*

**HADLENN** [had'lɛn] : [***had lenn*** 1857] vb. ; Relire

**Te, ma galles hadlenn toud ar pezh a skrives ahe his-se…** : Toi, si tu peux relire tout ce que tu écris là comme ça… *(Skrigneg)*

**HADMONTAÑ** [had'mɔ̃ntə] : [***advontañ*** 1992] vb. ; Remonter

✗ *cf.* : ***divontañ, montañ***

**Vïe hadmontet ha divontet ar pressou(e)r !** : On remontait et démontait le pressoir ! *(Skrigneg)*

**HADOBER** [ha'dɔːbər] : [***adober*** 1924] vb. (p.p. **hadgwraet**) ; Refaire

**(A)rabad dit hadober kemend-ell !** : Ne refais pas pareille chose ! *(Kergrist)* ; **Pa oa hadgwraet ar voger eint bet troc'het, mod-all ar re-he teue añves amañ** : Lorsque le mur fut refait, sinon ils s'avançaient ici *(Skrigneg)* ; **Ya hag ar chapel-te a oa bet hadgwraet ga *L'abbé Perrot* e mil naw-c'hant seizh ha tregont** : Oui et cette chapelle fût refaite par L'abbé Perrot en mille-neuf-cent quatre-vingt-sept *(Skrigneg)* ; **Heñ na hadgwraet ar vil(in) toud ga *une turbine* ! Ha goude 'ha ! Me lar dit oa vounnus 'ta ! Treiñ ar vil(in) !** : Il avait refait tout le moulin avec une turbine ! Et après ma foi ! Je peux te dire que c'était rapide de tourner le moulin ! *(Skrigneg)* ; **Traou-all meus gwraet ha meus gwraet ga un taveñcher deut deus Poullaouen ha ma kemer(e)t 'nèoñ ha ma hadgwraet 'nèoñ en-dro toud 'vel gwech-all !** : J'ai fait d'autres choses et j'ai fait un tablier venu de Poullaouen, je l'ai pris et je l'ai tout refait comme autrefois ! *(Plonee)* ; **Pé welent lar ne zivere ket kin, eh beñ vijent disterdet toud hag a vije troc'het deus an dorchenn, diminüet an dorchenn ha troc'het ha hadgwraet a-neve neuhe 'darre !** : Lorsqu'ils voyaient que ça ne s'écoulait plus, eh ben tout était desserré, on coupait du coussin, on le diminuait, coupait et alors on refaisait à nouveaux *(Skrigneg)* ;

**HADPARTÏAL** [hatpar'tijəl] : [***adpartial*** 1992] vb. ; Repartir

**Pigur jetè war ar memes tu vis(e) daw doc'h mond ba un tu ha dond goullanter dre an tu-ell ha hadpartïal** : Puisque qu'elle envoyait dans la même direction, il vous fallait aller dans un sens et aller à vide dans l'autre sens et repartir *(Kleden)* ; **Kaol-moc'h, emsa(wo)c'h é passiant ha displant(añ) (a)nê ga'n dorn, ar mod-ell, 'benn ur sun(v)ezh war-lerc'h, 'benn-neu'n (e)ma-hè hadpartïet (a)darr(e) !** : Du rumex, il est préférable de patienter et de les arracher à la main, sinon, une semaine plus tard, pour-lors ils repartent à nouveau ! *(Kleden)*

**HADPASSEAL** [hatpa'se.əl] : [***adpasseal*** 1992] vb. ; Repasser

**Gwask(et) un tamm bihen neu'n ha hadpassêt ba'n dour** : On essorait alors un tout petit peu et on repassait dans l'eau *(Kareis)* ; **Daw é din mond da c'hwenniñ, kar êr zo da hadpasseal ba'r betrabes** : Il faut que j'aille sarcler, car il y a besoin de repasser dans les betteraves *(Kareis)* ; **Ha vij(e) passêt d'an noñs ha war-lerc'h vis(e) hadpassêt 'vi(d) ar laezh ar mintin, raog lein, gis-se vij(e) passêt diw wech memes plass** : Et on passait la nuit et après on repassait pour le lait le matin, avant le petit déjeuner, on passait ainsi deux fois au même endroit *(Karnod)*

**HADPIKAÑ** [hat'pikə] : vb. ; Repiquer

**Pour, peus keme(d) hadañ pour wa'r loar ne(ve) ha bousso-hè ur mar(e) bennaket 'è, med benn 'h i dé hadpikañ 'nê goud(e)-se, 'h ee-hè ur metr uhelloc'h ha monto-hè deustu** : Des poireaux, tu n'as qu'à semer des poireaux à la nouvelle lune et ils pousseront un moment donné, mais avant que tu n'ailles les repiquer ensuite, ils faisaient un mètre de plus et montaient de suite *(Kleden)*

**HADPLANTAÑ** [hat'plɑ̃ntə] : [***adplantañ*** 1958] vb. ; Replanter

**Pé vijent hadplantet** : Lorsqu'on les replantait *(An Uhelgoat)* ; **Hadplantet vije 'e ! Vije ket pilet toud deus-renk ka(s)imant gwech e-bed** : On replantait aussi ! On ne faisait quasiment jamais tout tomber d'affilée *(An Uhelgoat)*

**HADPOUSSAÑ** [hat'pusə] : vb. ; Repousser

**Ar melchen-glas hadtàe, hadpoussè c'hoazh, me(d) ar melchen-ru tàe ket kin war-lerc'h** : Le trèfle des prés revenait, repoussait encore, mais le trèfle rouge ne revenait plus ensuite *(Kareis)*

**HADSEVEL** [hat'se:vəl] : [***adsevel*** 1847] vb. ; Rebâtir / Reconstruire / (se) Relever / (se) Remonter

**Hadsevel ar c'hrow** : Reconstruire la crèche *(An Uhelgoat)*

**HADSKLOUMAÑ** [(h)ats'kluma] : [***adskoulma*** 1931] vb. ; Renouer

**HADSKRIVAÑ** [(h)at'skri:və] : [***adskriva*** 1931] vb. ; Recopier / Récrire

**HADTAILHAÑ** [had'taʎə] : vb. ; Retailler

**Hadtailhet a vijent toud heñ ha vije gwraet un toull barzh** : Elles étaient toutes retaillées hein et on faisait un trou dedans *(Skrigneg)* ; **Ah nann neu'n vije gwraet toennou mein-gozh, ga re-neve petram re-gozh, vije tennet deus ur c'hrow bennaket ha vije hadlaket hadtailhet ha-toud ha lakeet war toenn an ti neuhe** : Ah non on faisait alors des toits de vieilles ardoises, avec de nouvelles ou bien d'anciennes, que l'on enlevait d'une crèche quelconque et on les remettait, les retaillait et tout et mettait alors sur le toit de la maison *(Skrigneg)*

**HADTAPAÑ / HADTAPED** [(h)at-'tapə(d-t)] : [***adtapoud*** 1992] vb. ; Rattraper

**Damaï vo ràet dit un dihow a-benn (e)n-om (h)adtapañ** : Tout à l'heure on va te donner une indemnité afin que tu te rattrapes *(Poullaouen)* ; **Ar re-yowank goud(e)-se na hadtap(et) ar mod, med na modernise(t) (a)naoñ** : Ensuite les jeunes ont repris la manière, mais l'ont modernisée *(Kleden)* ; **Oh, med ase zo ur bern, med benn-neu'n é red dit-te reflechissañ benn hataped ar re-se toud adarre !** : Oh, mais là il y en a un tas, mais pour-lors il te faut réfléchir d'ici à tous les retrouver à nouveaux ! *(Plourac'h)* ; **Gwraet na un tammig kousk ba-kost ur c'hleuñ (e)vid hataped an nosvechou kollet** : Il avait fait un petit somme au bord du talus pour rattraper les nuits perdues *(An Uhelgoat)* ; **Ar wich vije destumet i gontell vij(e) ket hadtapet ar gontell deuh ar go(de)ll, an dra-he oa malpoli !** : Une fois qu'on avait ramassé son couteau, on ne reprenait pas le couteau de la poche, c'était malpoli ! *(Skrigneg)* ; **Ha war-lerc'h neu'n ziskargès da gamioñ da-hun, ga bidoniou dow-ha-dow ha war-lerc'h hadjerrès ha basseent ba'r *laveuse* pé vijent riñset ha hadtapès 'nê** : Et alors ensuite tu déchargeais ton camion tout seul, les bidons deux par deux et ensuite tu collectais à nouveau et ils passaient dans la laveuse lorsqu'ils étaient vidés et tu les reprenais *(Karnod)*

**HADVERNN / KAVERNN** [(h)ad'vɛrn] [ha'vɛrn] [ka'vɛrn] : [***hadvern*** 1900] n.f. ; Goûter

**Debet é ho (k/h)avernn ?** : Vous avez mangé votre goûter *(Kergrist)* ; **Debet i (g/h)avernn gantoñ** : Il a mangé son goûter *(Kergrist)*

**HADVOUTAÑ / HADVOUTO** ['had,vutə] ['had,vuto] : vb. ; Regermer (les patates, entre dégermage et plantation)

**Hag ar c'hellid kozh, ma vé re hir é red da lemen 'nê blamed dê da hadvouto c'hoazh** : Et les vieux germes, s'ils sont trop longs, il faut les ôter afin qu'ils regerment à nouveaux *(Skrigneg)* ; **Oh ! Vijent ket lesket, kar ar re-he goud(e) a hadvoutou ba'n dou(a)r ha n'é ket mad ! Memes n'é ket mad lakad 'nê ba'h ar berniou-teil, pugur voutint ba an teil ! Ha memes ar re-vihen bihen-bihen !!!** : Oh ! On ne les laissait pas, car après elles regermaient dans le sol et ce n'est pas bon ! Ce n'est même pas bon de les mettre dans les tas de fumier, puisqu'elles germent dans le fumier ! Et mêmes les toutes petites-petites ! *(Skrigneg)*

**HADWERZHAÑ** [had'vɛrzə] : [***adgwerza*** 1931] vb. ; Revendre

**Ar boesson jomeè zo bet hadwerzhet goude** : La boisson qui restait a été revendue après *(Poullaouen)* ; **Ma piche ket hadwerzhet (a)naoñ dindan ur blavezh** : Si tu ne l'avais pas revendu sous un an *(An Uhelgoat)*

**HAG-EÑW / HAG-AÑW / 'HEÑW / 'HAÑW** [a'gẽ(w)] ['gẽ(w)] [a'gɑ̃w] ['hẽw] ['hɑ̃w] : [***hag euff*** 1622] Interrogative indirecte : Si (cf. **DI'G-EÑW**) / & prép. ; Parce que / & conj. coord. ; Que

**Da wel hag-eñw oa solud !** : Pour voir si elle était solide ! *(Skrigneg)* ; **Da wel hag-eñ oaint mad da brenañ** : Pour voir si elles étaient bonnes à acheter *(An Uhelgoat)* ; **N'ounn ket hag-eñw na komprenet mad** : Je ne sais pas s'il avait bien compris *(Plouïe)* ; **Heñ oa aet da wel(e)d hag-eñw oa ket lapin (e-)bed 'è ba'r lass** : Il alla voir s'il n'y avait pas de lapins dans le collet *(Laz)* ; **Ba fin 'n hañw wechou tàè tammou brên barzh-enne** : Et parfois à la fin de l'été du jonc y poussait *(Kareis)* ; **A-wechou vijent essêiet da wel(ed) 'g-eñ zigoueent** : On les essayait parfois pour voir s'ils allaient (vêtements) *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Me zo 'hond da lar daoñ dond da làerezh ar gwign bremañ, da wel hag-eñw teuy** : Je vais maintenant lui demander de venir voler la brioche, pour voir s'il viendra *(Plonee)* ; **Hag ar mod-se me a'h ey da wel ba o gambr, da weled (ha)g-eñw so un dra menneket hag-añw rant un dra menneket** : Et comme ça j'irai voir dans leur chambre, pour voir s'il y a quelque, s'ils font quelque chose *(Sant-Hern)* ; **Med n'oun ket (e)vid lared hag-eñ meus rente(t) jervich d'an dud** : Mais je ne peux pas dire si j'ai rendu service à la population *(Kalaner)* ; **Ha oaint deut assames ganin ba'r c'hrow memes-tra da weled hag-añw nïent ket ka(v)et un dra mennaket** : Et ils m'accompagnèrent quand-même dans la crèche pour voir s'ils n'eurent pas trouvé quelque chose *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Hag-eñw oa re a druch din àrlene ba'n departamantal ba Gwengamp** : Parce que pour moi il y avait eu trop de tricherie l'an dernier dans la départementale de Guingamp *(Karnod)* ; **Na goullet (a-)zigantañ d'hag-heñ oa kontant da zelc'hen e verc'h** : Il lui a demandé s'il était d'accord de garder sa fille *(Plourac'h)* ; **A-wechou lod (a)nê a'h ee ba'h ar poulaie da wel 'heñw vije gwir pezh a vije laret dê !** : Parfois certains d'entre eux allaient dans le poulailler pour voir si ce qu'on leur disait était vrai *(Skrigneg)* ; **Sete na goullet diganin ha-hañw oan kontant d'hond (a)ssames gate** : Il m'avait donc demandé si j'étais d'accord pour aller avec eux *(Skrigneg)* ; **Hag a vije trôet hag a vije tañveet ur wich an amzer da wel pe-sort blas nïe ha 'hañw vije poahet** : Et on touillait et on goûtait une fois le temps pour voir quel goût elle avait et si elle était cuite *(Skrigneg)* ; **Pugur n'eus kimed ga'r voaien-se d'hag-heñw veh sur da nompass be esklav deuh ho poutik** : Puisqu'il n'y a que de cette façon que vous serez sûr de ne pas être esclave de votre exploitation *(Lannedern)* ; **Ar re zo deuet da Prizïac dé jom da Speied, n'ounn ket 'g-eñw oar-hè ar brezhoneg (aha)naon** : Ceux qui sont venus de Priziac habiter à Spézet, je ne sais pas s'ils savent le breton *(Speied)*

**HAG E-SE** [age'ze:] [g'ze:] : adv. & conj. ; (placé en fin de phrase) De toute façon, et puis quoi !?... / (placé en début de phrase) Et donc

✗ *syn.* : ***e-se*** ; & *cf.* : ***sè !***

◆ De toute façon, et puis quoi !?... ; **Ya... Hag e-se biskoazh kemend-all !** : Oui... Et donc c'est pas croyable ! *(Skrigneg)* ; **Ahe wichou vije pad un eizhte 'h o(be)r tro ar c'hêriou, teue ket d'ar yêr hag e-se ! Ah nann !** : Il était parfois pendant huit jours à faire la tournée des villages, il ne revenait pas à la maison de toute façon ! Ah non ! *(Skrigneg)* ; **Pa gaojeemp an eil ga egile vise red demp kaojèl brezhoneg, pugur na ouïemp ket galleg hag e-se...** : Quand nous parlions ensemble, nous devions parler breton puisque de toute façon nous ne connaissions pas le français... *(Plouïe)*

◆ Et donc ; **Hag e-se é fentus (me)mes-tra !** : Et donc c'était quand-même amusant ! *(Skrigneg)* ; **Hag e-se benn lar traou mod-se** : Et donc d'ici à dire des choses pareilles *(Landelo)* ; **Hag e-se e dad oa kontant deusoutoñ** : Et donc son père était content de lui *(Sant-Hern)* ; **Hag e-se heñw (e)trem(eg) ar gêr neu'n 'hat !** : Et donc il retourna alors vers la maison ! *(Sant-Hern)* ; **'G e-se ra ket droug-droug da dou'n dud (iv)è** : Et donc ça ne fait pas de mal à tout le monde non-plus *(Skrigneg)* ; **'G 'se pé neus gwelet e dad (a)naoñ (é) tigoueo ba'r gêr** : Et donc quand il vit son père arrivant à la maison *(Sant-Hern)* ; **Hag e-se pugur neuhe ar re-mañ-all ree ar bresel an eil d'egile** : Et donc car eux autres se faisaient alors la guerre *(Plonee)* ; **Hag e-se (a-)benn ar fin vis(e) ket klêt na kaoseal na c'hwitellad na mann e-bed kin** : Et donc pour finir on ne l'entendait plus ni parler ni siffler ni plus rien du tout *(Sant-Hern)* ; **Un' deus Berrien hag egile zo aet da Blougoun hag e-se oaint aet o-dow war o gont 'è** : Un de Berrien et l'autre parti à Plougonven et ils partirent donc aussi à leur compte *(Skrigneg)* ; **Ar vamm-ïou amañ na ganet ur bugel ha' oa hanter-kant la ! Hag e-se oa divèed, houzoh walc'h** : Ici la grand-mère mit au monde un enfant alors qu'elle avait cinquante ans ! Et donc c'était tard, vous savez bien *(Skrigneg)* ; **Hag e-se pé oa deut pider eur deuh an abard'hê e dad oa deut da gaoud (a)naoñ ha ràe e ugent liur daoñ** : Et donc lorsqu'il fut seize heures son père vint le trouver et le donna ses vingt francs *(Sant-Hern)*

**HAILHON** ['(h)aʎɔ̃n] : [***haillon*** 1547] n.m. (pl. **-ed** [(h)a'ʎɔ̃:nəd-t]) ; Vaurien (cf. **HOILHEN** ; **ANDELL** ; **LAMPON**)

**Piw neus gwraet an dra-he ? Hailhoned ma breur michañs** : Qui m'a fait ça ? Probablement les vauriens de mon frère *(An Uhelgoat)* ; **I(n)t(e)rrojiñ un toullad hailhoned** : Interroger une bande de vauriens *(Poullaouen)* ; **Pe-seurt tailhou (e)ma an dow hailhon 'h o(be)r dre-ahe ?** : Quelles manigances font ces deux vauriens par là ? *(Poullaouen)*

**HAKR** [hakr] : [vx. br. ***acer*** ; ***hacr(e)*** 1499] ad. ; Hideux (-se)

**HAL ! / HAN / HAN-BERR** ['hɑ:l] [hɑ̃:n('bɛr)] : [***hàel*** 1992] imp. ; À droite ! (ordre donné à un cheval)

**Tüiss ! Han-berr !** : À gauche ! À droite ! *(Skrigneg)* ; **Ale Loued hal ba'n tu-dïou !** : Allez Loued, à droite ! *(Plouïe)* ; **Haha ! Ma 'h eet war an tu-dïou da droiñ douar, petra lari d'ah varc'h, d'ah jô ? « Hal ! » Ma (e)ma ba'n tu-klei « Tüis ! »** : Haha ! Si tu vas sur la droite pour charruer, que diras-tu à ton cheval, à ta monture ? « À droite ! » Si c'est sur la gauche « À gauche ! » *(Kleden)*

**HALEG** ['hɑ:ləg-k] : [***haleg*** 1263] coll. & n.m. ; Saule

**Frankaad ar faout ga yennou haleg** : Élargir la fente avec des coins de saule *(An Uhelgoat)* ; **Vis(e) ket droad da droc'h an derw, (ne)med ar brankou deuh ar gwe beb naw bla hag an haleg beb c'hwec'h la ! Sete ba-lec'h oa un tïegezh bihen oa ket kalz koat** : On n'avait pas le droit de couper le chêne, seulement les branches de l'arbre tous les neufs ans et le saule tous les six ans ! Il n'y avait donc pas beaucoup de bois là où il y avait une petite ferme *(Brennilis)* ; **An dra-se, ba komañsamant an ne(ve)-amzer, 'benn tàè ar bleuñ ba'r gwe, doc'h an dra-s(e) vis(e) gwraet ar bissi(gou)-mareñw, surtoud deus ar c'hraoñ-kel(v)o ha deus an haleg, ar bojennadou-haleg** : Ça, au début du printemps, quand les chatons venaient dans les arbres, on appelait ça des « bissigou-mareñw », surtout du noisetier et du saule, les buissons de saule *(Kleden)*

**HANGAR** ['hɑ̃ŋgər] : n.m. (pl. **-iou** [hɑ̃ŋ'garju]) ; Hangar

**Ha memes pitrabes warlene, ba'n hangar ahe 'hi-se, neugn kreuset (a)nê toud, lod anê, da zibiñ** : Et même des betteraves l'an dernier, dans le hangar ici même, ils les ont toutes creusées, certaines d'entre elles, pour manger *(Plouïe)* ; **Ar re-yowank 'h ee da zañs(al) war ar c'hampagn ba un hangar, ba ur grañj, un dra mennaket a mo(d)-s(e)** : Les jeunes allaient danser à la campagne dans un hangar, dans une grange, quelque chose comme ça *(Kleden)* ; **Pegur neugn killidet a-bred ba'r bern ba'h an hangar hag a oaint deut da ve gweñwn** : Puisque elles avaient germé tôt dans le tas dans le hangar et elles étaient devenues malléables *(Plouïe)* ; **Me meus bet leun (a) saout neuhe ba'n hangar** : J'ai eu alors plein le hangar de vaches *(Plouïe)* ; **D'ar mare-se oa ket hangariou da lak ar plous (e)vel zo bremañ, toud ar plous ha toud ar foenn vije gwraet bernien deusoute maes** : À cette époque-là il n'y avait pas de hangars pour mettre la paille comme il y a maintenant, on faisait des tas de toute la paille et de tout le foin dehors *(Plouïe)* ; **Ya, aet da jom ba ene goud(e) neuhe ba'n hangar pugur ma gwraet un ti gantoñ heñ** : Oui, parti habiter là après alors dans le hangar puisque j'en avais fait ma maison hein *(Skrigneg)* ; **Ha digouêt ba'r gêr ba-lost an hangar ahe gis-s(e) ba-lec'h 'h ant** : Et il arriva à la maison au bout du hangar là où ils vont comme ça *(Kleden)* ; **Un hangar oa bet sa(v)et ha oa gwraet toud, pester ha traou sa(v)et 'ziwar an douar !** : On avait construit un hangar qui avait tout été fait, des poteaux et de trucs levés du sol ! *(Pluskelleg)* ; **Ha pa zigoueemp ba bourk Berrien ahe, ba Kêr-Varïa, oa ur feurm ahe 'e ha oa un hangar ha 'h eemp di da cheñch hom voutou ha vije les(ke)t ar boutou-koat ba'n hangar ha tap(et) ar boutou-lèr d'ond da zañsal !** : Et lorsque nous arrivions là au bourg de Berrien, à Ker-Marie, il y avait là aussi une ferme et un hangar dans lequel nous allions changer de chaussure, on laissait les sabots de bois dans le hangar et on prenait les chaussures en cuir pour aller danser *(Berrien)*

**HANO** [(h)ɑ̃:no] : n.m. ; Nom (cf. **ANO**)

**HANOCHENN** [(h)a'nɔʃən] : [***hanochenn*** 1931] n.f. (pl. **-ou** [(h)anɔ'ʃɛnu]) ; Gourdin (utilisé pour frapper) / Tronçon de bois (cf. **PENN-BAZH**)

**Tap an hanochenn d'hond war e lerc'h 'ta** : Prends le gourdin pour venir le corriger *(Plouïe)* ; **Damaïg 'h in ga'n hanochenn war e lerc'h** : Tout à l'heure je vais lui foutre un coup, il va prendre *(Plouïe)* ; **Damaïg 'h ay an hanochenn war da benn / da gein** : Tout à l'heure tu vas te prendre un coup de gourdin sur la tête / sur le dos *(An Uhelgoat)* ; **Un toullad hanochennou, troc'het braw ha faoutet mad ga Yann** : Une quantité moyenne de tronçons de bois, bien coupés et bien fendus par Yann *(Skrigneg)* ; **Kargañ ar c'hoat-tan, an hanochennou koat-kor'nn, ar re-h(e) vïe tew ha pounner !** : Charger le bois de chauffage, les tronçons de bois de corde, ils étaient gros et lourds ! *(An Uhelgoat)* ; ; **Me ma gwelet hezh é haloupad e vamm gad un hanochenn war e lerc'h, ma'hat na gwraet un dra fall mannaket** : Je l'avais vu en train de galoper, sa mère à ses trousses, probablement avait-il fait quelque chose de mal *(An Uhelgoat)*

**HANTER** ['(h)ɑ̃ⁿtər] : [vx. br. ***hanther***] n.m. ; Moitié / Demi / & ad. ; Et demi / À moitié /&/ Complètement...

✗ *m. dér.* : ***dowhanter***

**Dow skoed hanter** : Deux écus et demi *(An Uhelgoat)* ; **Ur c'hilometr, ur c'hilometr hanter mat'esse** : Peut-être un kilomètre, un kilomètre et demi *(Plouïe)* ; **Boñ ale ! An hanter neuhe, pemp mil lur** : Bon allez ! La moitié donc, cinq mille francs *(Landelo)* ; **Oh vo troc'het un hanter deus ar re-he...** : Oh on coupera la moitié de ceux-là... *(Plourac'h)* ; **Bara boulboazh : Hanter poazh, hanter toas** : Du pain mal cuit : À moitié cuit, à moitié pâte *(Ponvel)* ; **E dud dèoñ neu'n na rôet an dra-he dèoñ, an hanter** : Ses parents alors lui avaient donné ça, la moitié *(Sant-Wazheg)* ; **Vïe ràet un hanter loa a gafe doc'h, ur ouest-sukr** : On vous donnait une demie cuiller à café, une boîte à sucres *(Plonee)* ; **Leskel ur pezh bramm war ar pladad-bleud ha kassed an hanter-lod da vale !** : Lâcher un gros pet sur l'assiettée de farine et en chasser la moitié ! *(Poullaouen)* ; **'Benn vïe deut ar bar' d'ar gêr, 'benn-neuhe vise deb(et) an hanter 'nèoñ !** : Lorsque le pain arrivait à la maison, pour-lors la moitié en était mangée ! *(Brennilis)* ; **Da-beked ar bla(v)ezh tr(i)-ugent ah(e) ! Hant(er) dek-ha-trugent ah(e) peu-prè...** : Là jusqu'en mille neuf cent soixante ! Mi-soixante-dix à-peu-près... *(An Uhelgoat)* ; '**Benn oa deut an aval-douar mad dé dennañ, an hanter d'an aval-douar oa aet gantoñ hag an hanter oa chom(et) ganomp** : Quand les pommes de terres sont à point pour être arrachées, il prenait la moitié des pommes de terres et la moitié restait pour nous *(Sant-Wazheg)*

- **An hanter-mïoc'h** : Deux fois plus ; **Oh gast ! Hemañ labour ! Paotr-powr ! Un hanter-mïoc'h (e)vid an heñi-all, teir gwech migoc'h !** : Oh putain ! Il travaille ! Mon pauvre ! Deux fois plus que l'autre, trois fois plus ! *(Landelo*
- **Dre an hanter** : En deux ; **Ha pe-naos vegn troc'het ? Dre an hanter ?** : Et comment sont-ils coupés ? En deux ? *(Plouïe)*
- **Dre hanter-lur** : À la demi-livre ; **Ya-ya-ya hag sallet, red da lakad un tamm holen barzh ha go(ude)-se vé poueset ha vé gwerzhet an amann, dre hanter-lur eint poueset toud !** : Oui-oui-oui et salé, il faut y mettre un peu de sel et ensuite on pèse et on vend le beurre, ils sont tous pesés à la demi-livre ! *(Plonee)*

- **Hanter an amzer** : La moitié du temps ; **Sete hanter an amzer lare dê beb-sort traou ha ouïe ket i-hun pet(r)a lare !** : Donc la moitié du temps il leur disait toutes sortes de choses et il ne savait pas lui-même ce qu'il disait *(Skrigneg)*
- **Hanter-den** : Demi-portion ; **Bemnos teue un' bihen, tro seizh eur teue di, un hanter-dèn ! Un' bihen rous ahe** : Un petit venait chaque nuit vers sept heures, une demi-portion ! Un petit roux là *(Ar Fouillez)*
- **Hanter-dorret** : À moitié cassé (-e) ; **Gad ur vouezh hanter-dorret** : D'une voix à moitié cassée *(An Uhelgoat)*
- **Hanter-drenk** : À moitié tourné (lait) ; **Ha hañi e-bed oa bet klañw ga'n amann vije gwraet diwar 'r laezh goude vije laezh zo hanter-vrein macheñ ! Laezh hanter-drenk** : Et aucun ne fut malade à cause du beurre qui était fait à partir du lait, même si c'est du lait à moitié pourri ! Du lait à moitié tourné ! *(Karnod)*
- **Hanter-glañw** : À moitié malade ; **Ur plac'h dister-tre ha hanter-glañw** : Une femme très chétive et à moitié malade *(An Uhelgoat)*
- **Hanter-gousked** : À moitié endormi (-e) ; **Morgousket, pa ver hanter-gousked, pa ver moredet** : Sommeiller, lorsqu'on est à moitié endormi, lorsqu'on somnole *(Skrigneg)*
- **Hanter-hent** : (à) Mi-chemin ; **Ya, ur pennad-hent, mond da gerc'h(ad) 'nèi hanter-hent ! Vis(e) 'ambrougañ 'nèi blam da gaoud un tamm chokolad** : Oui, un bout de route, aller la chercher à mi-chemin ! Il l'accompagnait afin d'avoir un peu de chocolat *(Kolloreg)* ; **Oa ket aet (ne)med hanter-hent ha oa chomet kousket ba'r voñs, na ket gallet mond da drec'hiñ ar brug** : Il n'avait fait que la mi-chemin qu'il resta dormir dans le fossé, il n'avait pu aller couper la bruyère *(Skrigneg)*
- **Hanter-marw** : [***hanter-varo*** 1732] À moitié mort ; **Meus bet ka(v)et (a)nê pa vïent hanter-marw pe mew** : Je les ai trouvés lorsqu'ils étaient à moitié morts ou dans les vapes *(Plouïe)* ; **Houzh voa hanter-marw** : Elle était à moitié morte *(Sant-Wazheg)*
- **Hanter pennfollet** : À moitié affolé (-e) ; **Aet oaint hanter pennfollet** : Ils étaient devenus à moitié affolés *(An Uhelgoat)*
- **Hanter-rond** : À moitié rond ; **Gwelet peus pladennou ahe gis-se, re hanter-rond neuhe ha vïe lakeet un' ar mod-se neuhe war-gorr(e) hezh ar mod-se** : Tu as vu des plateaux là-même, alors à moitié ronds et on en mettait alors un comme ça par-dessus celui-là comme ça *(Kolloreg)*
- **Hanter-sec'h** : À moitié sec (-he) ; **Ha goude-se pa vise hanter-sec'h vije chañchet tu daoñ gad ar rastell, ar rastell-goat** : Et ensuite lorsqu'il était à moitié sec on lui changeait de sens au râteau, le râteau en bois *(Berrien)*
- **Hanter-sod** [(h)ãntər'zo:d-t] : Demi-fou / Complètement fou ; **Daon 'ha ! Ar re-he n'eint ket hanter-sod 'e !** : Dam ma foi ! Ils ne sont pas complètement fous non-plus ! *(Skrigneg)*
- **Hanter-vadowet** : À moitié assommé ; **Hemañ oa ledet war an hent hanter-vadowet** : Il était allongé sur la route, à moitié assommé *(An Uhelgoat)*
- **Hanter-vew** : [***hanter beu*** 1499] À moitié ivre(s) / Dans les vapes ; **Hanter-vew é skrijal ha kannad** : Ils beuglaient et se battaient à moitié ivres *(Ar Fouillez)*
- **Hanter-vrein / Hanter-brein** : À moitié pourri (-e) ; **Alïes vijent hanter-vrein benn vije gallet dornañ (a)nê** : Ils étaient souvent à moitié pourris avant qu'on ait pu les battre *(An Uhelgoat)* ; **Ah ya, me(d) hanter-brein oa-yoñw ! Ha eint deu(t) a-benn da jéñchañ 'nèoñ deus ar lagenn !** : Ah oui ! Mais il était à moitié pourri ! Et ils ont réussi à l'extraire de la bourbe ! *(Pleiben)*
- **Troc'h anaoñ dre an hanter** : Couper la poire en deux *(Plouïe)*
- **Un hanter brassañ deus** : Une majorité de ; **Oh ! An dra-he oa tamm partoud ! Un hanter brassañ deuh ar c'hêriou oa deñved** : Oh ! Y avait ça un peu partout ! Une majorité de villages possédait des moutons *(Kolloreg)*
- **Un hanter brassoc'h** : Deux fois plus grand ; **Ur mell heñi bras ! Un hanter brassoc'h (e)vid ar re-all c'hoazh** : Un énorme ! Encore deux fois plus grand que les autres *(Landelo)*
- **Un hanter mignoc'h** : Deux fois plus ; **Hag c'hwi rey arc'hant dèoñ, un hanter mignoc'h (e)vid a houllo ganoc'h** : Et tu lui donneras de l'argent, deux fois plus que ce qu'il te demandera *(Plonee)*

**HANTER-C'HOAR** [(h)ãntər'hwɑ:r] : [***hañter-c'hoar*** 1850] n.f. (pl. **hanterc'hoaresed** [(h)ãntərhwa're:zəd-t]) ; Demi-sœur

**HANTER-DEVEZH** [(h)ãntər'de:vəz-s] : n.m. ; Demi-journée

**Un hanter-devezh dreilhañ ha kignañ oa d'o(be)r** : Il y avait une demi-journée à hacher et à écorcher (un animal tué) *(Berrien)* ; **Sete oamp bet un hanter-devezh o haloup war-lerc'h an deñved** : Nous étions donc une demi-journée à courir après les moutons *(Lokmarïa)*

**HANTER-HESK / HANT-HESK** ['hãtər,hesk] [hã'te.s] : [***hanter-hesk*** 1984] coll. ; (de la) Laîche

✗ *syn.* : ***hesk***

**Am(añ) oa ket keme(nt)-se hant-hes', ba'r prazeier ah(e) oa un toufad, an dra-h(e) zo un tammig gis bron 'è** : Il n'y avait pas tant que ça de laîche, dans les prairies là il y avait une touffe, c'est aussi un petit peu comme du jonc *(Laz)* ; **Hant-hes' vé lar(et) am(añ), ar re-he droc'h ! Ha be zo dow sort 'è, war ar men(e) vé hes(k) ha' droc'hint ket re anê hag zo soup(l)oc'h ! Lec'h ba'r prazeier, ar re-h(e) droc'h heñ !** : On appelle ça ici de la laîche, ça coupe ! Et il y en aussi deux sortes, il y a sur la montagne de la laîche qui ne coupe pas trop et qui est plus souple ! Alors que dans les prairies, ça coupe hein ! *(Laz)*

**HANTER-KANT** [(h)ã$^{n}$tər'kãn-t] : [***hanter cant*** 1499] n.m. ; Cinquante

**Brem(añ) zo 'zhpenn hanter-kant !** : Il y en a maintenant plus de cinquante ! *(Skrigneg)* ; **Goude ugent la da-beked hanter-kant bla** : Après vingt ans jusqu'à cinquante ans *(Plouïe)* ; **Ba fin ar bla'ezh c'hwec'h ha hanter-**

**kant, oan deut d'ar gêr deus ar bresel 'n Aljeri** : À la fin de l'année 66 j'étais rentré de la guerre d'Algérie *(Plonee)* ; **Ar vamm-ïou amañ na ganet ur bugel ha' oa hanter-kant la ! Hag e-se oa divèed, houzoh walc'h** : Ici la grand-mère mit au monde un enfant alors qu'elle avait cinquante ans ! Et donc c'était tard, vous savez bien *(Skrigneg)* ; **Neuhe a vise hanter-kant kachedad pe un dra mennaket mod-se, pe mignoc'h ma vise emm** : Il y avait alors cinquante caisses ou quelque chose comme ça, ou plus si besoin *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Hanter-kant skoed** ['hãntər'kã:skwɛd-t] : Cinquante écus *(Kergrist)*

**HANTER-NOS / HANTER-NOÑS** [(h)ã$^{n}$tər'nɔ̃:s] [hãntər'no:z-s] : [***anter-nos*** 1633] n.f. ; Minuit / Nord

**Hezh zo ganet goude hanternos** : Il n'est pas très futé (mot-à-mot : Il est né après minuit) ; **Dond en-dro benn 'berr da hanter-nos just** : Revenir ce soir à minuit pile *(Landelo)* ; **Hezh a dape an dour ba'r veunteun pé vïe an hanter-nos (o) sonañ** : Il prenait l'eau dans la fontaine quand minuit sonnait *(An Uhelgoat)* ; **Erro é hanter-nos (ne)med-kard** : Il est minuit moins le quart *(Landelo)* ; **Digoueet hanter-nos** : Il est minuit *(Landelo)* ; **Set(u) pé zigouee ene (e)vid an hanter-nos da garg e vachin** : Donc quand il arrivait là-bas pour minuit pour charger son machin *(An Uhelgoat)* ; **Da hanter-nos vé (fiskoan / feskoan)** : À minuit c'est le « feskoan » (repas de minuit) *(Lannedern)* ; **Hanternos** [hãntər'no:z-s] **é** : Il est minuit *(Lannedern)* ; **'Hond da ve hanter-noñs (e)ma** : Il va bientôt être minuit *(Skrigneg)*

**HANTER-RE** [(h)ã$^{n}$tə're] : Moitié trop / Trop / Bien trop

**Hemañ neus un hanter-re labour evid un dèn** : Il a bien trop de travail pour un seul homme *(Plouïe)* ; **Un hanter-re houlles 'vid da lon** : Tu demandes un peu trop (cher) pour ta bête *(Plouïe)* ; **Eo ! Matrehe ma zebechent un hanter-re 'è** : Si ! Peut-être aussi s'ils en mangeaient deux fois trop *(Skrigneg)* ; **(A-)wechou vïen enervet ken-ha-kén 'h een hanter re-vounnus** : Des fois j'étais tellement énervé que j'allais bien trop rapidement *(Plouïe)*

**HANTER-VREUR / HANTER-BREUR** [(h)ãntər'vrø:(r)] [(h)ãntər'brø:(r)] : [***hañter-vreûr*** 1850] n.m. (pl. **hantervreudeur** [(h)ãntər'vrø:dər]) ; Demi-frère

**Un' deus e hanter-breur na digasset ar c'hleñved deus e goñje** : Un de ses demi-frères avait ramené une maladie de son service militaire *(Ponvel)*

**HANTEREUR** [(h)ãn'te:r($^{ə}$)r] : [***hanter-eur*** 1732] n.f. (pl. **iou** [(h)ãnte'rø.rju]) ; Demi-heure

✗ *cf.* : ***eur, kardeur***

**Med un hantereur goude-se** : Mais une demi-heure après *(Poullaouen)* ; **Goud(e)-se vïen punisset un hantereur 'è** : Ensuite ils étaient également punis une demi-heure *(Skrigneg)* ; **Eo ! Pad un hantereur pe un eur da joukour** : Si ! L'aider pendant une demi-heure ou une heure *(Skrigneg)* ; **'Benn un hanter'r goud(e) vije red tenn toud pezh zebegn ket maes 'tre o dreid** : D'ici une demi-heure ensuite, il fallait enlever tout ce qu'ils ne mangeaient pas d'entre leurs pattes *(Lokarn)*

**HANTERIÑ** [hãn'te:ri] : [***hanteraff*** 1499] vb. ; Partager (en deux parts égales) (cf. **DISPARTÏAÑ** ; **PARTAJIÑ**)

**Hanteriñ ar feurm : Tregont devezh-arad 'viton ha tregont devezh-arad 'vi(d) ma dud ha m(a) breur** : Partager la ferme : trente demi-hectares (15 h.) pour moi et trente demi-hectares (15 h.) pour mes parents et mon frère *(Lokarn)*

**HANVIÑ / HAÑIO** ['hãnvi] ['hã:jo] : [***hanüein*** 1723] vb. ; Nommer (cf. **ANVIÑ**)

**HAÑVOUEZHENN / HAÑOUENN / HAOUEENN** [ã'wen] [a'we:n] : [***hanvöezen*** 1716] n.f. ; Lisier / Merde de vache liquide / Purin (cf. **HAW**)

**Ba'r fankaj ha ba'n hañouênn, ya** : Dans la fange et le purin, oui *(Pleiben)* ; **Deus an hañw oa, berniou-teil oa hag ar poullou-haoueenn hag a zespugne i vrozh en-dro daoñ** : C'était l'été, il y avait des tas de fumier et des mares de lisier et il ramassait sa jupe autour de lui *(An Uhelgoat)*

**HAÑW** ['hãw] : pron. pers. ; Il / Lui (cf. **HEÑW**)

**HAÑW** [hãw] [ãɔ̃] : [***haff*** 1499] n.m. ; Été (saison)

**Ma zad-kàer (a-)benn pa oa deut an hañw** : Mon beau-père quand l'été était venu *(Skrigneg)* ; **Deuh an hañw zo moien** : Il y a possibilité l'été *(Plouïe)* ; **(A-)benn an hañw oè mar** : Pour l'été elle était morte *(Kergrist)* ; **Nessesser kaoud dour (e)vid an douristed teu vakañchou deuh an hañw** : Indispensable d'avoir de l'eau pour les touristes qui viennent en vacances l'été *(Poullaouen)* ; **Ar chass vé alïes tommijenn dac'h an hañw** : Les chiens sont souvent en chaleur l'été *(Laz)* ; **Ha ba'r memes hañw-se** : Et dans ce même été *(Kleden)* ; **Deus an hañw vis(e) traou-all, vis(e) ar falc'hadeg hag ar voenn hag an eost !** : L'été il y avait d'autres choses, il y avait le fauchage, la fenaison et la moisson ! *(Lannedern)* ; **P(a) oa an hañw pugur vije red daoñ o(be)r mïoc'h bar(a), da dad-kozh a'h ee da joukour 'naoñ da denn ar bar(a) maes ar vorn** : Lorsque c'était l'été puisqu'il lui fallait faire plus de pain, ton grand-père allait l'aider à sortir le pain du four *(Skrigneg)* ; **Deus an hañw é meh-mod** : L'été c'est pareil *(Skrigneg)* ; **Me ma gwraet an ilis barzh Skrigneg ha oa deus an hañw ha oa tomm pugur ken oa k(et) (v)oien d'ond maes kajimant ha gomañsen da c'hwec'h eur deus ar mintin** : J'avais fait l'église à Scrignac et c'était l'été et il faisait chaud puisque tellement qu'on ne pouvait quasiment pas sortir et je commençais à six heures du matin *(Skrigneg)* ; **Ar bla-mañ meump powrente pad an hañw** : Cette année nous sommes en mauvais état de santé pendant l'été *(Poullaouen)*

- **Evid an hañw** [vi'nɑ̃w] : Cet été (passé) ; **'Vi' 'n hañw ahe gis-se, barzh ti-Édite oa un neizha(d)-gwenan oa deut ha oagn àh o(be)r an dro d'ur vodenn en(e) toud** : Là cet été, une nuée d'abeilles était venue chez Édite et elles y tournaient toutes autour d'un buisson *(Skrigneg)*

**HARDI** ['hardi] : [***hardiz*** 1499] ad. ; Hardi (-e) / **HARDI** [har'di] : ad. superlatif ; Très / Extrêmement / En quantité

**A'l-douar zo hardi !** : Il y a des pommes de terre en quantité ! *(Plonee)* ; **Owen na bet hardi !** : Il avait eu extrêmement peur ! *(Skrigneg)* ; **Ar yow-se oa trist-trist ar foar hardi !** : Ce jeudi-là la foire était abominablement triste ! *(An Uhelgoat)* ; **Hardi eint interesset !** : Ils sont très intéressés ! *(Skrigneg)* ; **Ba re-vras oa, deus Kêreis so deut ganti hag é mad-hardi !** : C'était dans des grandes (bouteilles), il en a rapporté de Carhaix qui est excellent ! *(Skrigneg)* ; **Matrehe gaveint tro-walc'h (a) draou hardi ha pé vé ket kin ba lec'h-all teuient d'ar patates** : Peut-être trouvaient-ils assez de choses, et quand ils n'ont plus ailleurs ils s'attaquaient aux patates *(Plouïe)* ; **Hemañ n'é ket hardi a-walc'h d'ond da wel tud** : Il n'est pas suffisamment hardi pour aller voir les gens *(Plouïe)* ; **Mad a'h a hardi !** : Ça va très bien ! *(Kalaner)* ; **Ha sete me oa deut hardi mechañs, pé vé daw d'an nen d'ond teu a-walc'h !** : Et j'étais donc sûrement devenu hardie, quand il le faut on le devient bien ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Hag an dow Vreton da bila(d) gwe hardi hardi !** : Et les deux Bretons abattirent et abattirent du bois ! *(Kleden)* ; **Hag un devezh, deut war'nèoñ en-dro, komañs chetañ mein war'nèoñ hardi ha fachet ar sant !** : Et un jour, elles lui retombèrent dessus et commencèrent à lui jeter activement des pierres, le saint se fâcha ! *(Landelo)* ; **Med, mad é hardi ! Ha n'é ket kompliked d'o(be)r, ya** : Mais c'est super bon ! Et ce n'est pas compliqué à faire, non *(Skrigneg)* ; **Ah beñ, mad a chom hardi !** : Ah ben, ça reste parfaitement bon ! *(Skrigneg)* ; **Ar c'heseg nise poan-gov hardi ha kalz deusoute varve** : Les chevaux avaient très mal au ventre et beaucoup d'entre eux mourraient *(Plouïe)* ; **Me oa deja komañs da ve hardïoc'h matress(e), me n'ounn ket 'ha !** : Je commençais déjà peut-être à être plus hardie, je ne sais pas ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Bi oa kalz kerseg hag-heñw oa ket moien da skouilh anê ! Oa kreñw hardi, nerzh hag nïent labouret mad hardi !** : Il y avait beaucoup de chevaux qu'il était impossible de faire caler ! Qui étaient très forts, énergiques et qui avaient très bien travaillé *(Kleden)* ; **Ha d'o(be)r pasti-penn oa ket 'n tu-ell daoñ hañ ! Mad vij(e) hardi !** : Et il n'y avait pas meilleur que lui pour faire du pâté de tête hein ! Il était super bon ! *(Kallag)* ; **Oyow ! Me meus klêt ar re-gozh 'kont(añ) deus ar breselou hardi !** : Oyow ! Moi j'ai beaucoup entendu les vieux parler des guerres ! *(An Uhelgoat)* ; **Un dèn (a-)zoar(e) zo un dèn mad-hardi, un dèn ha' halles konto war'naoñ** : Une personne « a-zoare » c'est une personne très bien, une personne sur qui tu peux compter *(Ponvel)* ; **Amañ oa kost-hardi ba-lec'h emomp amañ !** : Ici c'était très proche de là où nous sommes ! *(Plonee)* ; **E vab goude-se neuhe oa, breur ma gwreg ahe, hezh oa un dèn kosto hardi** : Ensuite son fils était alors, le frère de ma femme là, c'était quelqu'un d'extrêmement costaud *(Berrien)* ; **Ar c'hoat mad oa aet gantoñ toud diwar ar ferm 'barzh na gwerzhet (a)nèi, amañ voa gwe war ar ferm hardïoc'h** : Il avait pris tout le bon bois de la ferme avant de la vendre, il y avait ici plus d'arbres sur la ferme *(Speied)* ; **Gwel(et) mad vije ar garabassenn, pugur pa vijer ket hardi deuh ar person 'h eer da gaoud houzh ha houm(añ) lare d'ar person** : La bonne du recteur était bien vue, puisque lorsqu'on n'était pas hardi envers le recteur, on allait la trouver et c'est elle qui disait au recteur *(Skrigneg)*

- **Braw-hardi** : Magnifique ; **Ur wreg braw-hardi** : Une épouse magnifique *(Landelo)*
- **Fo(u)nnus-hardi** : Très rapide(ment) ; **Hezh oa aet founnus-hardi** : Il était parti très rapidement *(Plouïe)*
- **Gouèr-hardi** : Extrêmement timide ; **Hezh zo gouèr-hardi !** : Il est extrêmement timide *(Poullaouen)*
- **Tomm hardi-piti / Tomm hardi-peuti** : Super chaud ; **Tomm hardi-piti an amzer !** : Le temps est super chaud ! *(Plouïe) ;* **Tomm hardi-peuti é bremañ** : Il fait maintenant super chaud *(Kergrist-Mouelou)*

**HARDÏAAD** [hardi'ɑːd-t] : [***hardizhat*** 1499] vb. ; (s') Enhardir

**Un devezh oan hardïeet ha ma laret daoñ** : Un jour où j'étais enhardi je lui dis *(Skrigneg)*

**HARDÏEGEZH** [hardi'eːgəz-s] : [***hardizéguez*** 1732] n.f. ; Hardiesse / Audace

**N'é ket an hardïegezh a vank dit !** : Tu ne manques pas d'audace ! *(Poullaouen)* ; **An hardïegezh vanke din** : Il me manquait de l'audace *(An Uhelgoat)*

**HARIKOU / HARIKO** [ha'riku] [ha'riko] : [***harikou*** 1992] coll. ; Haricot(s)

**Ene vé gwraet pis ha vé gwraet harikou** : Là on fait des poix et des haricots *(Poullaouen)* ; **An harikou blij dê kaoud amzer domm** : Les haricots aiment la chaleur *(Skrigneg)* ; **Bah ! Pé weleèn (a)nèoñ 'tes(t)um pes, pe 'tes(t)um hariko** : Pff ! Lorsque je le voyais ramasser des pois, ou ramasser des haricots *(Laz)*

**HARLINKAD / HERLINKAD** [har'liŋkəd-t] [har'lincal] [hɛr'liŋkəd-t] : [***hirliqat*** 1854] vb. ; Chatouiller / Peloter

**Herlinkañ (a)nèi 'ta !** : Pelote-la donc ! *(Poullaouen)* ; **Te zo bet é herlinkad ar vatezh ?** : Tu as été chatouiller la bonne ? *(Poullaouen)* ; **Damai me 'h a da harlinkad da zorn dit...** : Tout à l'heure je vais te chatouiller la main... *(Skrigneg)* ; **Eh gwel 'naoñ ha harlinkañ 'ha(n)on ar mod-se... Daoust ha-hañw vé gwraet traou mod-se ?!** : Eh le voir me chatouiller ainsi... Est-ce qu'on fait des choses comme ça ?! *(Skrigneg)* ; **Lod so ahe ha' c'hoarzhont ket bemde hañ ! É red da harlinkad 'nê (d)indan o moustachou !** : Certains sont là et ne rigolent pas tous les jours hein ! Il faut les chatouiller sous leurs moustaches ! *(Skrigneg)*

- **Harlinkad he c'herc'hen** : La taquiner ; **Be (e)ma é harlinkad he c'herc'hen** : Il est en train de la taquiner *(Plouïe)*

**HARMONIKA** [harmo'nika] : [***harmonika*** 1992] n.m. (pl. **-iou** [harmoni'kaju]) ; Harmonica

**Be oa lod a ree un tamm akordeon ha ma breur un tamm harmonika (iv)è** : Certains faisaient un peu d'accordéon et mon frère aussi un peu d'harmonica *(Plourac'h)*

**HARNAJ** [har'nəʒ-ʃ] : [***harnaj*** 1992] n.m. (pl. **harnachou** [har'naʃu]) ; Harnachement

**Ar marichal hag ar hern-keseg, an harnachou, ar stern da lakad ar lon-keseg** : Le maréchal-ferrant et les fers à cheval, les harnachements, l'attelage pour mettre le cheval *(Skrigneg)*

**HARNE(ÑW) / HARNO / ARNU** ['(h)arnɛ̃] ['harne] ['arnə] ['(h)arno] ['arny] : [***arneu*** 1732] n.m. (pl. **hern** ['(h)ɛrn]) ; (temps d') Orage (cf. **TOMM-HARNE**)

**Metramant gwlizh ha pa vé harne ha glô** : Ou-bien de la bruine et quand il y de l'orage et de la pluie *(Skrigneg)* ; **Alïes pé vé harno (a-)benn gomañs ar gurun na fich na na fleñch nintra** : Souvent lorsqu'il y a de l'orage avant que ne commence le tonnerre plus rien ne remue ni ne bronche *(Plouïe)* ; **An amzer zo lor, 'benn-neuhe ma vé pounner an amzer, ma vé harne vé pounner, an dud teu da ve lor** : Le temps est lourd, pour-lors si le temps est lourd, il l'est s'il y a de l'orage, les gens deviennent apathiques *(Pleiben)* ; **Seto oa ba mar(e) an est, matre'n oa bet un espess harne, gurun matre'n oa bet** : C'était donc à l'époque de la moisson, il y avait peut-être eu une espèce d'orage, peut-être du tonnerre *(Kleden)* ; **Matre'n, med pass papred 'e, an dra-s(e) zepand, med an amzer, ma vis(e) bet tomm-mat pad dow pe dri deiezh, hallè doc'h lar(e)d lar (e)moump 'hond ba harne** : Peut-être, mais tout le temps non-plus, ça dépend, mais le temps, s'il avait fait bien chaud pendant deux ou trois semaines, vous pouviez dire qu'on va vers l'orage *(Kleden)* ; **Oh, ka(s)imant-sur (v)o harne ! Med sell pe-sort mod (e)ma, é gwleb ar lor-zi pe é gwleb an oal(ed) ba'r chumin(al). Sur vo harne !** : Oh, il y aura très certainement de l'orage ! Mais regarde comment c'est, le sol de la maison est humide ou-bien c'est l'âtre dans la cheminée. Il y aura sûrement de l'orage ! *(Kleden)*

- **Amzer-harne** : Temps d'orage ; **Amzer-harne oa tomm ha kalz koumoun du zigassè wechou gurun** : Le temps d'orage était chaud et beaucoup de nuages noirs apportaient parfois du tonnerre *(Kleden)*
- **Ar vorenn-hlas a zeb an harno** : La brume de chaleur dissipe l'orage *(Plouïe)*
- **Harne-mor** : Orage de mer ; **An dra-s(e) oa un espess harne-mor** : C'était une espèce d'orage de mer *(Kleden)*
- **Harne zo ba'n amzer** : Il y a de l'orage dans l'air ; **Me lar zo harne ba'h an amzer, harneuñet é an amzer !** : Je dis qu'il y a de l'orage dans l'air, le temps tourne à l'orage *(Skrigneg)*
- **Hern ba mis-du a golla ar goañ e vertu** : Orages au mois de novembre hiver peu rigoureux *(Rostrenn)*
- **Koueo an arne war-gorre *ub.*** : Être étouffé par la chaleur (m.-à-m. tomber l'orage sur *qqn.*) ; **'Benn (e)moc'h aet flep ga'n amzer, koueet an arnu war ho korr'** : Quand vous souffrez du temps, que vous êtes étouffé par la chaleur *(Laz)*
- **Lonkañ harne** : Gober les mouche (m.-à-m. Gober de l'orage) ; **'H o(be)r pet(r)a (e)mout ahe 'lonkañ harne ?** : Que fais-tu là à gober les mouches *(Skrigneg)* ; **Oh ! Gwel(et) meus hezh à lonkañ harne** : Oh ! Je l'ai vu gober les mouche *(Skrigneg)*
- **Sin harne zo** [sin'harnᵉzo] : Le temps est à l'orage *(Pleiben)*

**HARNEUÑEG** [(h)ar'nœ̃ːəg-k] : [***arneuek*** 1931] ad. ; Orageux / D'orage

**An amzer zo (h)arneuñeg** [ar'nœ̃ːəg-k] : Le temps est orageux *(Lannedern)*

**HARNEUÑIÑ** [har'nœ̃j] : [p.p. ***harneüet*** 1792] vb. (p.p. **harneuñet** [har'nœ̃ːət]) ; Tourner à l'orage

**Me lar zo harne ba'h an amzer, harneuñet é an amzer !** : Je dis qu'il y a de l'orage dans l'air, le temps tourne à l'orage *(Skrigneg)*

**HARP** [harp] : [***harp*** 1659] n.m. & ad. ; Appui / Soutien / (**- deus**) Appuyé(e) (à / contre)

**Deuh hi c'hein, harp deusounti** : Contre son dos, appuyée contre elle *(Skrigneg)*

**HARPAÑ / HERPAÑ** ['harpə] ['hɛrpə] : [***harpaff*** 1633] vb. ; Soutenir / Appuyer / Aider / (s') Arrêter / Prendre appuis de / Happer (cf. **SINTRAÑ** ; **SOUTENIÑ**)

**Ur sint da harpañ ar voenn** : Un étai pour soutenir le foin *(Poullaouen)* ; **Lousowenn-troc'h, da herp ar gwad é mad** : Du plantain, pour arrêter le sang c'est bon *(Laz)* ; **Herpañ 'nèi d'ond barzh, me(d) ar re-h(e) ree un neizh-all...** : L'empêcher d'entrer, mais elles faisaient un autre nid... *(Laz)* ; **Ya, me(d) peus ket harpet ho penn ba'r harzh ha trôet ho rèr dê** : Oui, mais vous n'avez pas pris appui de votre tête dans la haie ni le leur avez tourné votre cul *(Kleden)* ; **Hag pa 'n-om ga(v)e hemañ da zusken i zant daoñ, neuhe harpe 'naoñ deuh ar harzh, pudur vije alïes ba'r park** : Et lorsqu'il lui arrivait de lui montrer sa dent, alors il l'appuyait contre le talus, puisque c'était souvent dans le champ *(Skrigneg)* ; **Lod lare « ri a-dreñw ! », med oa ket daw, ar marc'h ouïe (a-)walc'h pé vïe lar(e)t « ri » daoñ, (a-)benn-neu'n gomañse-heñw kass (a-)dreñw (e)n-ur harp e rèr ba'r c'hulier** : Certains disaient « ri a-dreñw » mais, ce n'était pas nécessaire, le cheval savait bien quand on lui disait « ri », pour-lors il commençait à amener vers l'arrière en appuyant son cul dans l'avaloir *(Kleden)* ; **An dra-s(e) meus ket bet klêt deñn e-bed lar(e)d lar neus bet gwel(e)t memes-tra tud bid harpet ga'r loar memes-tra !** : Ça je n'ai jamais entendu quelqu'un dire qu'il avait vu quand-même des gens se faire happer par la lune *(Kareis)* ; **Hete hègn harpe, vïent tud toud skoiñ ba'r ouest-koñserv ahe gis-se hardi ha hete (a)n heñi a harpe ba e dreid heñ nïe kollet ha' renke mond-maes** : Donc ils s'arrêtaient, les gens frappaient tous dans la boîte de conserve là comme ça fortement et donc celui qui l'arrêtait de ses pieds perdait et devait sortir *(An Uhelgoat)*

**HARPON** ['harpən] : [***harpon*** 1934] n.m. (pl. **-iou** [har'põnju]) ; Scie passe-partout

**Ha un harpon oa da ziskar ar gwe** : Et il y avait une scie passe-partout pour abattre les arbres *(Duod)* ; **Ga'n harpon vije gwraet a-raog** : Avant on utilisait la scie passe-partout *(Plouïe)* ; **'Vi(d) o(be)r ga'n harpon ahe vé**

**daw kaoud dow oblijet, ga'n troñseuneus, un' hi-hun a ra ! Me(d) ga'n harpon 'ha !** : Là pour utiliser la scie passe-partout, il faut obligatoirement avoir deux (personnes), un tout seul peut utiliser la tronçonneuse ! Mais ma foi la scie passe-partout ! *(An Uhelgoat)* ; **Med eh ! Pé oamp komañset, pé oamp deut ba-droad d'ond dé bil(ad), diskar ar c'hoat d'o(be)r ar vagod pe fout petra ! Pé blijè ket domp, ale ! An harpon war'nèi ha mad pell-zo !** : Mais eh ! Lorsque nous commençâmes, lorsqu'on obtint le droit d'aller abattre le bois pour faire les fagots ou peu importe quoi ! Quand ça nous plaisait pas, allez ! Un coup de scie passe-partout eh puis basta ! *(Kleden)*

**HARZAÑ** ['harzə] : [***harsaff*** 1499] vb. ; (s') Arrêter / Empêcher / Protéger (de la pluie, du vent...) (cf. **MIRED / AMPECHAÑ**)

**Oh ! Wichou vis(e) sterd walc'h harz (a)nê da zond heñ !** : Oh ! C'était parfois difficile de les empêcher de venir hein ! *(Kareis)* ; **Oh ! Me meus gwinizh ba du-m(añ) ha (e)mon ket 'vid harz ar brini d'ond warne** : Oh ! J'ai du blé chez moi et je n'arrive pas à empêcher les corneilles de venir dessus *(Kareis)* ; **Ha moannac'h a oagn, ouzoh (a-)walc'h, pugur pé vise digoueet fass d'ar c'hleuñ oa daw da harzañ, aretal** : Ils étaient plus minces, vous savez bien, puisque lorsqu'on arrivait face au talus il fallait s'arrêter, arrêter *(Plouïe)* ; **Harz ar brini da zond war ar park-gwinizh** : J'empêche les corneilles de venir sur le champ de blé *(Kleden)* ; **Memes oa re, beñ harze (a)ha(no)mp da gonto brezhoneg ba ar porzh, petram mïem ket disket galleg** : Il y en avait même certains, ben qui nous empêchaient de parler breton dans la cour, autrement nous n'aurions pas appris le français *(Duod)* ; **Ur plac'h yowank oa bet kasset ga hi zud d'ar park-gwinizh da harz ar brini da zibiñ ar gwinizh** : Une jeune fille fut envoyée par ses parents au champ de blé pour empêcher les corneilles de manger le blé *(Kleden)* ; **Oh devet é bet ! Displantet é bet ha ga koat da harz toud ar sowl 'holeiñ an dra-s(e)... Traou ha negn ket padet !** : Oh ç'a été brûlé ! Ç'a été arraché, c'était du bois pour protéger toute la chaume qui couvrait ça... Des trucs qui n'ont pas duré ! *(Kergloff)* ; **Hezh harz toud ar plantou vall da zond ! Ha plantassionou-ell tàent ket ! Pugur zeb (a)nê toud ! Faot ket lakad (a)nê ba'r jerdrinou-ell** : Il empêche tous les mauvais plants de venir ! Et les autres plantations ne venaient pas ! Puisqu'il les mange tous ! Il ne faut pas les mettre dans les autres jardins *(Pluskelleg)* ; **Ha (e)tre bep-heñi, deus ar sparl vis(e) ur varr(e)nn-hou(a)rn ha' relïè toud ar manèj ! Hag a harzè ar c'heseg d'ond (d)indanne, ar c'heseg vise staget ba'r penn** : Et entre chacun, il y avait une barre de fer reliée au palonnier qui reliait tout le manège ! Et qui empêchait les chevaux d'aller dessous, les chevaux étaient attachés au bout *(Karais)*

**HARZHAL** ['(h)arzəl] : [***harzaff*** 1499 ; ***harzal*** 1633] vb. ; Aboyer (cf. **HESSAL**)

**Hag ar c'hi da arzhal adarre** : Et encore le chien qui aboie *(Brasparzh)* ; **Harzhal a ray** : Il aboiera *(Lennon)*

**HAST** ['hast] : [***hast*** 1580] n.m. ; Hâte

✗ *syn.* : ***mall*** ; & *cf.* : ***préss***

**Pa oan yowank 'h een da di ma mamm-gozh ha be-vich pa 'h een vije gwraet galetes ba'r balar(e)nn diñ, oh paot-powr ! Me lar dit me mije hast d'ond !** : Lorsque j'étais jeune, j'allais chez ma grand-mère et chaque fois que j'allais, elle me faisait des galettes à la poêle, oh mon pauvre ! Je peux te dire que j'avais hâte d'aller ! *(Skrigneg)*

**HASTAÑ** ['hastə] : [***hastaff*** 1499] vb. ; (se) Hâter / (s') Empresser

- **Hastañ (buan) + *vb.*** : (S'empresser / Se hâter) de + *vb.* ; **Ni meump hastet buan lonk ar brezhoneg ha toud an traou (a)blam da ve (e)velt ar re-all** : Nous nous sommes dépêchés d'oublier le breton et tout afin d'être comme les autres *(Skrigneg)* ; **Ha pé vijent punisset beñ vije daw dê hastañ buan dond d'ar yêr** : Et quand ils étaient punis ben il leur fallait se hâter bien vite d'aller à la maison *(Skrigneg)* ; **Ah Yann ! Yann ! Hast buan ! Kês maes, kar o(be)r ra un devezh dru !** : Ah Yann ! Yann ! Dépêche-toi ! Va dehors, car la journée est humide ! *(Ponvel)* ; **Hast buan 'ta ! A-raog teuy an otro amañ hi-mañ !** : Dépêche-toi donc ! Avant que le monsieur n'arrive ! *(Skrigneg)* ; **Ya, med red oa demp hastañ diblumiñ blam demp da c'hoa(r)i !** : Oui, mais il nous fallait nous hâter de déplumer afin d'aller jouer ! *(Karnod)*
- **Hastañ vounnus** : Se dépêcher ; **Hast vounnis (e)ta !** : Dépêche-toi donc ! *(Kergrist)* ; **Ar paotr pihen hastañ vonnus chetou i boned barzh !** : Le petit garçon de se dépêcher de jeter son bonnet à l'intérieur ! *(Kergrist)*

**'HAT** [vat] [hat] : ad. ; Pourtant / Alors (pour insister) (cf. **AVAT**)

**HA-TOUD** [atut] : ad. ; Y compris / Et tout

**Ha ga'n anoiou zo barzh an istor ha-toud** : Et y compris les noms cités dans l'histoire *(Landelo)* ; **Komañs da zibiñ ha-toud** : Commencé à manger et tout *(Skrigneg)*

**HAW** [haw] : [***hâv*** 1732] n.m. ; Purin

- **Dour-haw** : Purin ; **Med pé vis(e) dour-haw barzh, be vis(e) liw ar c'hafe... Se oa trist memes-tra !** : Mais lorsqu'elle contenait du purin, elle avait la couleur du café... C'était quand-même triste ! *(Poullaouen)* ; **An dour-haw da 'n-om sil 'è, pugur oa kemed kreier, oa kemed berniou-teil partoud, en-dro d'an ti !** : Le purin s'infiltrait également, puisqu'il n'y avait que des crèches, que des tas de fumier partout, autour de la maison ! *(Poullaouen)*
- **Foss-haw** : Fosse à purin ; **Ar voss-haw** : La fosse à purin *(Kergrist)*
- **Poull-haw** : Fosse à purin ; **Ene oa ur poull-haw hag ahe gis-se oa ar bern-teil hag un tamm poull-dour** : Il y avait là une fosse à purin et il y avait là comme ça le tas de fumier et une petite mare d'eau *(Karnod)*

**HAWREG / HAWR** ['hawrəg-k] ['hawr] : [***affrec*** 1426] n.m. ; Guéret (vieille terre)

**Ar hawreg so douar-lann, douar-kozh** : Le guéret c'est de la terre d'ajonc, de la vieille terre *(Ponvel)*

- **Difontadeg-hawr** : Défonçage de guéret à la houe ; **An difontadeg-hawr war-lerc'h ar bresel** : Le défonçage de guéret à la houe après la guerre *(Poullaouen)*
- **Drailh-hawr** : Grosse Houe / Marre *(An Uhelgoat)*
- **Drailhañ-hawr** : Défricher un guéret (muni d'une grosse houe) *(An Uhelgoat)*
- **Torriñ-hawreg** : Défricher un guéret à la houe ; **Torriñ-hawreg vise laret pe vise troiet an douar-lann ! Vise red drailhañ 'nê ga an trañch goude** : Défricher le guéret se disait lorsqu'on labourait de la terre d'ajonc ! Il fallait après le couper à la houe *(Ponvel)* ; **Bet meus bet klêt ma yontr lared pé 'h ee da dorriñ-hawreg, pé 'h ee da dorriñ an douar kozh ga an treñch, a-wichou nïe laezh kowled, med heñw oa laosk heñ !** : J'ai entendu mon père dire que lorsqu'il allait défricher un guéret à la houe, lorsqu'il allait défricher la vieille terre à la houe, parfois il avait du lait caillé, mais c'était léger hein ! *(Ponvel)*

**HAWREGAÑ / HAWRÏED** [haw'reɟə] [haw'rijəd-t] : [***havréya*** 1732] vb. ; Jachérer / Labourer la terre / Retourner la terre / Ouvrir un guéret

**Hawrïed sinifi 'è ba Kallag, ar wich é partïet ba'n tu-ell a Gallag, hawrïed so troiñ-douar** : « Hawrïed » signifie également à Callac, une fois parti de l'autre côté de Callac, « hawrïed » c'est labourer la terre *(Ponvel)*

**HE / HI** [e] [i] : [vx. br. ***he***] ad. poss. ; Son, sa, ses (à elle)

**Anev ket he zi** : Elle ne reconnaît pas sa maison *(Plouïe)* ; **Tamm koshouarn mod-se ba dan he boutou, us eint** : Un peu de ferraille de récupération comme ça sous ses souliers, ils sont usés *(Kolloreg)* ; **Un devezh (e)n-ur hond ba he gwele na lesket ur bramm** : Un jour en allant dans son lit elle lâcha un pet *(Poullaouen)* ; **Ba hi vlass dindan ar bufed** : À sa place sous le buffet *(Skrigneg)* ; **Meus ket choñj pe-sort Louise vise gwraet deus-hei, med Louise oa hi hano bopred** : Je ne me rappelle plus quel était le nom de Louise, mais elle se prénommait Louise en tout cas *(Kergrist)* ; **Ha laket aseet neu'n deuh an daol ha vé tommet he dijuni dèi ha lak he bara ha-toud dèi ba'n hi c'hichenn** : On la fait alors s'asseoir à table, on lui chauffe son déjeuner et on lui met son pain et tout à côté d'elle *(Plouïe)* ; **Ur veuc'h mar(w)loueiet zeb hi c'hig** : Une vache qui a avorté mange sa chair *(Poullaouen)* ; **Lak kaoutchou dèi dan hi boutou ha hei neu'n glee anèoñ o skouiñ** : Lui mettre le caoutchouc sous ses chaussures et elle l'entendait frapper *(Kolloreg)* ; **Ar vowes-te oa (é) honid hi boued (e)n-ur welc'h an dilhad e ti an dud** : Cette femme-là gagnait sa croûte en lavant le linge à domicile *(Lokereg)* ; **Neus ket soñj deuh hi gwas mod e-bed** : Elle ne se rappelle plus du tout de son mari *(Plouïe)*

**HEB** [heb-p] : [vx. br. ***hep***] prép. ; Sans (cf. **(A-)NES** ; **NEB / NEP**)

**N'ouzon ket ped devezh on bet heb mond da gousked ba ma gampr ha oa ket raiedenn kin !** : Je ne sais pas combien de journées j'ai passé sans aller dormir dans ma chambre, il n'y avait pourtant plus de rat ! *(Plouïe)* ; **Ur moman zeban fromaj, pad ur mis pe gis-se ha goude-se un', dow, tri heb dibiñ** : Un moment je mange du fromage, pendant un mois à peu près, et ensuite un, deux, trois (mois) sans (en) manger *(Berrien)* ; **(A-)wechou vïen ur bla heb mond** : Des fois j'étais un an sans aller *(Plouïe)* ; **Heb grik e-bed** : Sans un mot aucun *(Ar Fouillez)* ; **(A-)raog oa vetrinerien, an traou (a-)wechou 'h ee mad heb be soegnet** : Avant qu'il n'y ait des vétérinaires parfois les choses allaient bien sans être soigné *(Kallag)* ; **« Pil-ginou » zo lared vorz-pet(r)a heb dihan !** : « Jacassier » c'est dire sans arrêt n'importe quoi ! *(Skrigneg)*

- **Heb da** : Sans que ; **Ah beñ ! Daoust ha-hañw ?! 'Benn ar wich-all selli deus da hent ! Heb dit saludiñ an dud toud !** : Ah ben ! Est-ce que ?! La prochaine fois tu regarderas ton chemin ! Sans que tu sois à saluer tout le monde ! *(Skrigneg)*

**HEB-DALE / NEB-DALE** [(h/n)eb'dɑːlə] : [***hép dalé*** 1850] ad. ; Sans tarder

**Heb-dale vo ur gowad** : Il va y avoir une averse sans tarder *(Plouïe) ;* **Heb-dale 'h in da kêr** : Je vais aller en ville sans tarder *(Plouïe)* ; **Me teuy en-dro heb-dale** : Je reviendrai sans tarder *(Pleiben)* ; **Opopop ! Bado ket pell, 'h amp ba harne neb-dale !** : Opopop ! Ça ne durera pas longtemps, nous allons vers l'orage sans tarder *(Kleden)*

**HEBEN / HIBEN** [e'beːn] [i'beːn] : [***eben*** XVIe ; ***heben*** 1709] pronom f. ; L'autre (au féminin)

**Un' lavar d'heben** : Une dit à l'autre *(Ar Fouilhez)* ; **Heben zo ur bal greus, houmañ zo ur bal da dennañ to(wa)rc'h** : L'autre est une bêche creuse, c'est une bêche pour extraire la tourbe *(Berrien)* ; **Oh ! Hiben vé 'h essal stourm, mond ba hi zoull 'è !** : Oh ! L'autre essaie de résister, d'aller dans son trou aussi ! *(Skrigneg)*

- **An eil da-heul heben** : L'une après l'autre ; **Mond a reent an eil da-heul heben** : Elles allaient l'une après l'autre *(Skrigneg)*
- **An eil deus heben** : L'un de l'autre ; **N'oc'h ket a-walc'h (e)vid dispartïañ (a)nê gol gàer an eil deus heben** : Vous ne pouvez les séparer proprement l'une de l'autre *(Landelo)*
- **Ha an eil ha heben** : Et vice-versa ; **N'oc'h ket gouest gol gàer da gaosèl deus maner ar Rusquec neb kaosèl deus ilis Sant-Herbod ha an eil ha heben** : Vous ne pouvez pas parler proprement du château du Rusquec sans parler de l'église de Saint-Herbot, et vice-versa *(Landelo)*
- **Heben-all** : L'autre (fém. après une 1ère et 2e personne) ; **Ur sac'had-owr voa rôet d'un, ur montr-owr d'hebén hag ur goutellad-owr petramed ur loereou-owr pe un dra bennaket d'hebén-all c'hoa(zh)** : Il fut donné un sac d'or à une, une montre en or à l'autre et un couteau en or ou-bien une paire de chaussettes en or ou peu importe encore à l'autre *(Plonee)*

**HEBIOU / BIOU** [(e)'bjuw] : [***e biou*** XVIe ; ***hebiou*** 1576] ad. ; À côté (en passant, en évitant)

**Ha 'biou oa ur c'horn-all ha' vije treujou-kaol, med dre zu-mañ oa ket** : Et à côté il y avait un autre coin où il y avait des clarinettes, mais par chez moi il n'y avait pas *(Skrigneg)* ; **Hag un dèn oa passeet 'biou daoñ ha lar a ree daoñ** : Et une personne passa près de lui et lui dit *(Kleden)* ; **Hag (e)n-or zond 'biou ti-Bernard ba-bord ar ' ahe gis-s(e) 'h aret Yves dé ev(o) un' diveo ga Marcel** : Et en passant près de la maison de Bernard au bord du canal, là comme ça, Yves s'arrête pour boire un dernier avec Marcel *(Kleden)* ; **Ha oa diw deuhoute 'tond d'ar gêr ha serr passeal 'bïou bord ar vered, hègn gleve** : Et deux d'entre elles rentraient à la maison et en passant au bord du cimetière, elles entendaient *(Ar Fouilhez)*

- **Mond (he)biou** : Passer (à côté) / Louper / Passer à l'as ; **Sell 'ta pe-seurt treuseulieg zo hond 'biou ahe** : Regarde le gars qui passe là-bas, il marche les pieds de travers *(Plouïe)* ; **Laurence zo hond 'biou gad un tamm ki blewotet** : Laurence passe avec une sorte de chien au poil rêche et ébouriffé *(Plouïe)* ; **(A-)benn ar fin oa un' hond 'biou** : Il en vint finalement un qui passa à côté *(Plonee)* ; **Ha ur wech oa Lucien 'hond 'biou ga e geseg hag e garr ha Yann a blije daoñ kestionañ** : Une fois Lucien passa à côté avec ses chevaux et sa charrette et Yann aimait questionner *(Plouïe)* ; **Ar re teue da wel aha(n)on n'eus kement-se kén med ar re-he gaoseent kemed galleg, sete ar brezhoneg zo aet (he)biou** : Il n'y a plus tant que ça de ceux qui venaient me voir, mais ils ne parlent que français, le breton est passé à l'as *(Berrien)*
- **Skoiñ (he)biou-(he)biou** : Frapper à côté (plusieurs fois) ; **Ale vliw ! Hezh skôe ket war ar youd, oa 'biou-'biou beb taol** : Allez vlan ! Il ne frappait pas sur la bouillie, c'était à côté à chaque coup *(Plonee)*

**HEB-KÉN** [hep'ke:n] : [***hep quen*** 1557] ad. ; Sans plus / Seulement

**Ahe jom ar mogeriou heb-kén** : Il reste seulement les murs *(Plouïe)*

**HED-KWENAN** [e'kwe:n] : [***hetguenan*** 1499] n.m. ; Essaim d'abeilles

✗ *syn.* : ***neizhad-gwenan*** ; & *cf.* : ***gwenan***

**Deut oa an he'-kwen' d'ar gêr !** : L'essaim d'abeilles est revenu à la maison *(Laz)* ; **Am(añ) (e)ma ar goloñgn(enn), (e)ma 'n he'-kwen' 'hond-kuit sè !** : La ruche est ici, l'essaim d'abeilles s'en va tiens ! *(Laz)* ; **Sè ! Am(añ) é-hañw e(rr)o an he'-kwen' war-lerc'h ar c'hi, ar c'hi ya ba'n hent 'è !** : Tiens ! Ici l'essaim d'abeilles est arrivé derrière le chien, le chien taille la route aussi ! *(Laz)*

**HED** [he:d-t] : [vx. br. ***hit, id*** ; ***het*** 1499] n.m. ; Longueur / De long

**Sete ar pezh oa deus ar brabañ d'ond da bek(ed) ar c'hleuñ ga hed ar c'heseg, an dra-he oa an talarou** : Donc ce qu'il avait du brabant pour aller jusqu'au talus avec la longueur des chevaux, ça c'étaient les « talarou » (extrémité du champ) *(Plouïe)* ; **Pegur ar merourien na gwraet un toull dèoñ ha' ree seizh troated hed** : Puisque les métayers lui avaient fait un trou qui faisait sept pieds de large *(Landelo)* ; **Ha koulskoude meu(s) ur pezh cherdin, pugur ra kajimant kant metr hed ha deg metr ledanded** : Et j'ai pourtant un grand jardin puisqu'il fait quasiment cent mètres de long et dix mètres de largeur *(Skrigneg)* ; **Ha matrehe a ra ur metr-hed, an dra-he zepand** : Et peut-être fait-il un mètre de long, ça dépend *(Pleiben)*

- **Ba'n hed da *udb.*** : De la longueur de *qqchose* ; **Ya ! Ar mo(d)-se, ba'n hed d'i gontell** : Oui ! Comme ça, de la longueur de son couteau *(Skrigneg)*

**HEDAÑ** ['he:də] : [***heda*** 1716] vb. ; Longer / Suivre (la route)

**Hedañ an hent** : Suivre la route ; **An dud war e gis hag é bet gwelet dre ar garrhent o hedañ an ilis aet da-beked ar sakristïenn** : Les gens le suivirent et on le vit partir par la venelle qui longe l'église jusqu'à la sacristie *(An Uhelgoat)*

**HEGAL** ['he:gəl] : [***hegal*** 1547] vb. ; Contraindre

**Ta-hi heget da rastellad ar harzh dre-ahe (e)vid kaoud man ha neu'n deliou marw** : Elle devient obligée de râteler la haie par là pour avoir de la mousse et donc des feuilles mortes *(Motre)*

**HEGAS / HEGAJ** ['hegaʒ-ʃ] : [***hegas*** XVᵉ] ad. ; Taquin (-ne) / Inopportun (-e)

**HEGASIÑ / HEGAJIÑ** [he'gɑ:zi] [he'gɑ:ʒi] : [***hegacç*** 1659] vb. ; Taquiner

✗ *syn.* : ***ambetañ, pistigañ, teñsañ*** ; & *cf.* : ***harlinkad, lardigennerezh***

**Me ma hegajet hemañ-yowank an di-all** : J'avais taquiné ce jeune l'autre jour *(Skrigneg)* ; **Me 'h a d'hegajiñ 'han(ou)t diwar-benn ur plac'h yowank !** : Je vais te taquiner à propos d'une jeune fille ! *(Skrigneg)* ; **Blam ma gwel(e)t ahan(ou)t ga ur plac'h yowank, 'h an d'hegajiñ 'han(ou)t bremañ !** : C'est parce que je t'avais vu avec une jeune fille que je vais maintenant te taquiner ! *(Skrigneg)*

**HÈ / HÈGN** ['hɛ(ɲ)] : [***ynd*** 1547] pron. pers. 3ᵉ pers. pl. ; Eux / Ils, elles

**(A-)bénn pevar(e) zigasso-hègn an taolio ?** : Quand est-ce qu'ils amèneront les tables ? *(Laz)* ; **Ha ba-am(añ) (e)ma-hè toud c'hoazh** : Elles sont toutes encore ici *(Speied)* ; **Set(u) hègn kemer (a)darre ar lign hent-hou(a)rn d'ond d'ar gêr** : Ils prirent donc de retour la ligne de chemin de fer pour retourner à la maison *(Plouïe)* ; **Papred zo tud ha' labour ha' skriv ha-toud ga o zorn klei, hègn zo pawglei !** : Il y a toujours des gens qui travaillent et écrivent et tout de la main gauche, ils sont gauchers ! *(Plouïe)* ; **Hègn dap beb chopinad ar mod-se** : Ils prenaient chaque coup comme ça *(Kolloreg)* ; **Tampir hègn neugn kemed klask dour lec'h-ell** : Tant pis ils n'ont qu'à chercher de l'eau ailleurs *(Poullaouen)* ; **Med (a-)benn meurzh 'h a-hè o-dow d'an eured** : Mais pour mardi ils vont tous les deux à la noce *(Sant-Hern)* ; **Set(u) hègn na gwelet ar re-he** : Ils les avaient donc vu *(Ar*

*C'hastell-Ne)* ; **Ken lampent-hè partoud** : Si bien qu'ils sautaient partout *(Kleden)* ; **Deus Duod oagn-hè o-dow, ganet ba Duod o-dow** : Ils étaient tous les deux de Duault, tous les deux nés à Duault *(Duod)* ; **Ba'r puñs hag voant-hè ba'r c'ha(rr)di gis-se** : Au puits et ils étaient dans la remise comme ça *(Speied)* ; **Ha hè 'h ee toud oh, bandennajou !** : Et ils allaient tous oh, en bandes ! *(Kleden)* ; **Deut hègn di** : Ils y vinrent *(Plonee)* ; **Ha 'benn-neuhe jañche-hè tu ba'r pennou** : Et pour-lors elle changeait de sens dans les bouts (de sillon) *(Speied)* ; **Ha 'r res(e) drey an dra-se a-mo(d)-s(e) ha droio-hè o-hun beb po laret « tüis ! » dê** : Et ils tournent ça comme ça et ils tournent tout seul à chaque fois que tu leur auras dit « à gauche ! » *(Kleden)*

- **Anê-hègn** [nɛjn] : D'eux, d'elles ; **Ha setou è, vis(e) komañset ober 'nê-gn abretac'h** : Et donc aussi, on commençait à les faire plus tôt *(Sant-Wazheg)*
- **Dê-hègn** [dɛjn] : À eux, à elles ; **Lar dê-hègn 'ta !** : Dis-leur donc ! *(Plouïe)* ; **Mod-all vïe ket bet karg o c'hov dê-hègn** : Sinon ils n'auraient pas remplis leur ventre *(Sant-Wazheg)*

**HEI** [hɛj] : pron. pers. 3 e pers. sing. f. ; Elle (cf. **HI / HEI**)

**HEI** [hɛi] : [***heiz*** 1499] coll. ; (de l') Orge

**Peus kime dond (a)ssames genin ha me ziskoueo doc'h ! Ba'r park-hei !** : Vous n'avez qu'à m'accompagner et je vous montrerai ! Dans le champ d'orge ! *(Lokered)* ; **An hei zo didoc'het ur pennadig so** : L'orge est égrenée depuis un petit bout de temps *(Poullaouen)* ; **Ha goud(e)-se neugn ket droad dé zibiñ d'ar gwinizh neu'n, na d'ar c'herc'h, petram d'an hei, 'vel vis(e)** : Et ensuite elles n'ont alors pas le droit de manger le blé, ni l'avoine, ou-bien l'orge, selon ce qui avait *(Sant-Wazheg)* ; **Ya, b(l)am oa debet mé hei din toud, oa-ñw war un hanter de(v)ezh-arad dejar oa c'hoazh, chomè mann (e-)bed ene** : Oui, parce que tout mon orge était mangée, c'était déjà sur un quart d'hectare, il n'y restait rien *(Speied)* ; **Ha c'hoazh vïe ket ka(v)et, an (dr)a-he vïe grilhet hei hag mes deus ar gwe-derw vïe despunet 'e d'o(be)r un espess chikore pe n'ounn ket pet(r)a !** : Et encore on n'en trouvait pas, on grillait de l'orge et des glands de chênes qu'on ramassait également pour faire une espèce de chicorée ou je ne sais quoi ! *(Plonee)*

**HEI ! / HI !** ['hɛj] ['hiː] [iː] : [***hei !*** 1992] imp. ; Hue ! (ordre donné à un cheval)

**Ho ! Hi ! Ale hi !** : Arrête ! Hue ! Allez hue ! *(Skrigneg)* ; **Ah ! Vïe lar(e)t « hi ! »** ['i] **dê** : Ah ! On leur disait « hi ! » (avance, ordre donné aux chevaux) *(Speied)* ; **Ha lopeta deus e du deus kost e benn (e)n-ur lared d'ar chô (a-)raog, an heñi beg : Hei !** : Il tapotait de son côté sa tempe en disant au cheval de devant, celui de tête : Hue ! *(Poullaouen)* ; **Ha 'benn peus gwraet an dra-s(e) eh beñ dap ar fouet hag un d(o)uchenn d'a(r) marc'h ha « Hei ! »** : Et avant que tu aies fait ça eh ben tu prends le fouet et la touche de fouet au cheval et « Hue ! » *(Kleden)* ; **« Ale hei ! » ha war-raog ha d'ar penn-ell !** : « Allez à gauche ! » et en avant à l'autre bout ! *(Kleden)*

**HEILHEN / HELGEN** ['èʎən] ['helgən] : n.m. (pl. **-ed** [è'ʎenəd-t] [he'lgenəd-t]) ; Coquin (enfant)

**Pe-seurt heilhen oa ar bugel-se !** : Qu'est-ce qu'il était coquin cet enfant-là ! *(Plouïe)*

**HEILPENNAÑ / HELPENNAÑ** [ɛjl'pɛnə] [hɛ(j)l'pɛnə] : vb. ; Renverser (cf. **EILPENNAÑ**)

**HEJAÑ / HIJAL** ['heːʒə] ['hĩːʒəl] : [***hegaff*** 1499] vb. ; Secouer / S'envoler

**Hijal a refe ga'n a(v)el** : Il s'envolerait avec le vent (tellement il est maigre) *(Plouïe)* ; **Gweled vïe ar c'hached hijal !** : On voyait la caisse se secouer *(An Uhelgoat)* ; **Skourañ 'nê, sell hijal 'nê** : Leur foutre des trempes, les secouer *(Skrigneg)* ; **Vïent kemed 'hijal ha hij ar chadenn 'è** : Ils ne faisaient aussi que secouer et secouer encore la chaîne *(Poullaouen)* ; **Vise daw eren 'nê da wel, sete oa ket lïeusou, vïe daw hejañ 'nê** : Il fallait les lier pour voir, il n'y avait donc pas de lieuses, il fallait les secouer *(Ponvel)* ; **Pad ur c'hrogad vïent despunet ha pa vije deu(t) ar poent, eh beñ e vijent hijet mod vïe moien** : Pendant un moment on les ramassait et lorsque le moment arrivait, eh ben on les secouait comme on pouvait *(Skrigneg)*

**HEJÉRES / HIJÉRES** [he'ʒeːrəz-s] [hi'ʒeːrəz-s] : [***hijerez*** 1906] n.f. (pl. **-ed** [hiʒe're:zəd-t]) ; Secoueur (machine)

**Ar baotred vis(e) 'tenn ar greun deus 'zindan ar c'houfr, ledañ 'naoñ war ar leur ha deus dindan an hijéres 'è** : Les gars extrayaient le grain de dessous le coffre à battre, l'étalait sur l'aire de battage, également de dessous le secoueur *(Ponvel)* ; **Mignoc'h (a) bellachou ha traou vis(e) dan an hijéres** : Il y avait plus de balles et autre sous le secoueur *(Ponvel)* ; **Hag ar greun tàe deus dindan an hijéres vise laket goud(e)-se ba'r wentéres** : Et le grain qui venait de dessous le secoueur était ensuite mis dans le tarare *(Ponvel)*

- **Hijéres-plous** : Secoueur de paille (batteuse) ; **Ur c'houfr-dornañ hag un hijéres-plous** : Une coffre à battre et un secoueur de paille (batteuse) *(An Uhelgoat)*: On voyait la caisse se secouer *(An Uhelgoat)* ; **An hijéres vis(e) 'hij ar plous** : Le secoueur secouait la paille *(Ponvel)* ; **An hijéres-plous voa ur mekanik-all, 'dreñw an dornéres 'me-hi** : Le secoueur de paille était une autre machine, elle est derrière la batteuse *(Pleiben)*
- **Troiñ an hijéres** : Tourner la manivelle du secoueur ; **Ar wech é deuet maes ar c'houfr 'h ey ba'n hijéres ha vis(e) ur paotr 'troiñ an hijéres !** : Dès que c'est sorti du coffre à battre ça va dans le secoueur et un gras tournait la manivelle du secoueur *(Ponvel)*

**HELEIZH / LEIZH** [(e)'lɛjz-s] : [***heleih*** 1723] ad. ; En abondance / Beaucoup

**Leizh an douar zo** : Il y en a plein le sol *(Plonee)* ; **Hezh neus glow leizh** : Il a beaucoup de pognon *(Plouïe)* ; **Oh ! Leizh a ree an dra-he** : Oh ! Énormément faisaient ça ! *(Ar Fouillez)* ; **Ba-blassou vise traou war an daol heleizh** : Par endroits la table était très bien garnie *(Plouïe)* ; **Kachedadou mod-se, (he)leizh ar gamïon, rêjin du** : Des caisses comme ça, plein le camion, du raisin noir *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Pep hini a ra e vod, med meus ket**

**bet plijadur gwech e-bed (e)vel ar vugale, kaoud leizh ou gampr (a-)benn teuont war an dou(a)r !** : Chacun fait à sa manière, mais je n'ai jamais eu aucun plaisir comme les enfants, d'avoir leur chambre remplie avant d'arriver sur terre ! *(Skrigneg)* ; **Ha vïe gwraet 'leizh ar planken ha pé tàe d'ar pilhouèr vïe gwerzh(et) ar reñ-he** : Et on faisait plein la planche et lorsque le chiffonnier venait on les lui vendait *(Lokmarïa)*

- **Be 'leizh he justenn** : Avoir plein son corsage (forte poitrine) ; **Bronnedou, hou(zh) oa 'leizh he justenn, reud !** : Des roberts, elle en avait plein son corsage, bien plein ! *(Laz)*
- **Gwelloc'h madou (e)tre dow / (E)vid madou (he)leizh ar c'hrow** : Il vaut mieux des biens entre deux / Que des biens plein la crèche (c-à-d. Il vaut mieux partager que de tout garder pour soi) *(Plouïe)*
- **Gwelloc'h madou (he)leizh an dorn / (E)vid madou (he)leizh ar vorn** : Il vaut mieux des biens plein la main / Que des biens plein le four (c-à-d. Il vaut mieux partager que de tout garder pour soi) *(Plouïe)*
- **Heñ dal ket 'leizh e vragou foenn brein 'nèoñ !** : Il ne vaut pas son pantalon rempli de foin pourri (c-à-d. il ne vaut pas grand-chose) *(Laz)*
- **Leizh e gov** : Le ventre plein ; **Ha 'leizh o c'hov ! Ha chokol(ad) ha-traou !** : Et leur ventre plein ! Et du chocolat et tout ! *(Plourac'h)* ; **Nann, oa ket magadurezh, med memes-tra leizh mamp hom gov mamp memes-tra hañ !** : Non, ce n'était pas nutritif, mais nous avions tout de même le ventre plein hein ! *(Karnod)* ; **Hag e zebègn ket deus taol (a)ssames ganomp 'nê-gn, med nign nôa 'leizh hoñ c'hov, sè hègn zebè pezh nôagn c'hoant war-lerc'h** : Et ils ne mangeaient pas à table avec nous, mais nous avions le ventre plein, ils mangeaient donc ce qu'ils voulaient après *(Sant-Wazheg)*
- **Mignon é 'leizh e zilhad** : Il est trop mignon (pour un bébé) (m-à-m. mignon il est plein ses habits) ; **Ah ! Krog é da c'hoarzhin ! Oh ! Mignon é 'leizh i zilhad !** : Ah ! Il commence à sourire ! Oh ! Il est trop mignon ! *(Skrigneg)*

**HELESTR** [(h)eːlez-s] : coll. ; Iris / Glaïeuls / Roseaux (cf. **ELESTR**)

**HEMAÑ / HIMAÑ** ['hẽmə] ['hemə] ['himə] : [***heman*** 1499] pronom ; Celui-ci / Lui

**Piw out-te neuhe ? A houlle himañ** : Qui es-tu donc ? Demandait-il *(Berrien)* ; **Ha hañw neuhe en-dro 'ssames gad himañ** : Et alors de retour en sa compagnie *(Berrien)* ; **Pé oa digoret an nor da hemañ** : Quand on lui avait ouvert la porte *(Plonee)* ; **Boñ ha oa aet hemañ-bihen (iv)e** : Bon et le petit partit également *(Landelo)* ; **Hemañ n'é ket hardi a-walc'h d'ond da wel tud** : Il n'est pas suffisamment hardi pour aller voir les gens *(Plouïe)* ; **Hemañ oa ledet war an hent hanter-vadowet** : Il était allongé sur la route, à moitié assommé *(An Uhelgoat)*

- **Da hemañ so + *ad.*** : À lui qui est + *ad.* ; **Ale ! Bremañ 'h amp d'o(be)r ur pater da hemañ so maro !** : Allez ! Je vais maintenant faire une prière à lui qui est mort ! *(Skrigneg)*
- **Hemañ-all** [hem'al] : L'autre ; **Ha hem'-all petar é ?** : Et l'autre c'est quoi ? *(Berrien)* ; **Ha hem'-all lare din duzhtu** : Et l'autre là disait aussitôt… *(Laz)* ; **Hem'-all é an hadéres, n'é ket ?** : L'autre c'est le semoir, n'est-ce pas ? *(Berrien)* ; **Hag goude hem'-all, pa 'h ee da wel, vije aet an dour ga egile** : Et après l'autre, lorsqu'il allait voir, toute l'eau avait été volée par l'autre *(Skrigneg)* ; **An de war-lerc'h oa laret da hem'-all un dro (a)darr(e) neuhe a-raog mond da gaoud e deñved maes** : Le jour suivant il fut dit à l'autre une fois de plus alors avant d'aller retrouver ses moutons dehors *(Landelo)* ; **Hem'-all oa 'hortos gwel 'naoñ hond er-maes, oa chomet ene, oa drañw !** : L'autre attendait de le voir sortir, il était resté là, derrière ! *(Skrigneg)*

**HEÑCHAÑ** ['hɛ̃(j)ʃə] ['heʃə] : [***hentaff*** XVIe] vb. ; Orienter

**He(ñ)chet ar marc'h (e)n-ur neuñial maes deus ar c'hanol** : Le cheval dirigé tout en nageant hors du canal *(Kleden)* ; **Ar vrec'henn, ur vazh-koat, oa ga'r marc'hadour ba'n e zorn, sañset (e)vid heñchañ ar oetur** : Le marchand tenait à la main le bras, un bâton en bois, censément pour orienter la voiture *(An Uhelgoat)*

**HENNEZH / HEZH / HINNEZH / HIZH** ['henəz-s] ['heːz-s] ['hẽːz-s] ['hinəz-s] ['hĩːz-s] : [vx. br. ***hinnoid*** ; ***hennez*** 1499] pronom ; Celui-là / Lui

**Me 'ho hezh** ['hẽːz-s] **neuhe** : Je serai donc celui-là *(Berrien)* ; **Hezh** ['heːz-s] **ga'r vezh** : Honte à lui *(Plouïe)* ; **Hizh** ['hĩːz-s] **zo ur rus-rer** : C'est un fainéant *(Plouïe)* ; **Hinnezh** ['hinəz-s] **a ra eveldin-me** : Il fait comme moi *(An Uhelgoat)* ; **Pa oa digasset hezh kozh war ar plass** : Lorsqu'on amena ce vieux sur place *(Ponvel)* ; **Med pugur na gwraet e bapiriou p(a) oa ganet hezh-bihen, ma breur, oa liberet** : Mais puisqu'il avait fait ses papiers à la naissance du petit, mon frère, il fut libéré *(Karnod)* ; **Hag Lucien vise 'hond da Gernéguez ga e geseg hag e garr, 'h ee-hezh alïes !** : Et Lucien allait à Kernéguez en charrette à chevaux, il allait souvent ! *(Plouïe)*

- **Hezh-all** : L'autre ; **Ah ! Hezh-all oa red daoñ mond da lared lar vïe bet ar saout war ar gwinizh ahe…** : Ah ! L'autre, il était obligé d'aller dire que les vaches étaient allées sur le blé là… *(Lokmarïa)*
- **Hezh-sod** : Ce con *(Poullaouen)*

**HENPENN** ['henpɛn] : n.m. ; Pente / Renversement (cf. **EILPENN**)

**HENPENNAÑ** [hen'pɛnə] : vb. ; Renverser (cf. **EILPENNAÑ**)

**HENT** [(h)ɛn-t] [(h)en-t] : [vx. br. ***hint*** ; ***hent*** 1499] n.m. (pl. **heñchou** [(h)'ɛ̃jʃu]) ; Route / Chemin

✗ *m. comp.* : ***fouetañ-hent*** ; *m. dér.* : ***kroashent***

**War hent an ostaliri** : Sur la route du bar *(Plouïe)* ; **Ha na ket gwel(et) den e-be(d) war i hent** : Et il n'avait vu personne sur son chemin *(Berrien)* ; **Memes-mod é, pa res un hent a zivïes anaoñ 'è** : C'est pareil, lorsque tu fais une route, tu la dévies également *(Skrigneg)* ; **C'hwi lar din on bet chom ba bord an hent kozh, med n'é ket ar**

**sort hent-kozh-te oa-hañw** : Vous me dites que j'ai habité au bord de la vieille route, mais ce n'était pas cette vieille route-là *(Landelo)* ; **Lur(e) meus mond war an heñchou blam d'an erc'h** : J'appréhende d'aller sur les routes à cause de la neige *(Kergrist)* ; **D'ar mar(e)-te vïe kalz berniou douar-gôed ba'r parkeier ha nin ree heñchou !** : À cette époque il y avait beaucoup de taupinières dans les champs et nous (en) faisions des routes ! *(Plonee)* ; **Ya, c'hwec'h karr petram am(añ) vïe kerc'het (a)nê ba heñchou fall ba du-(ho)nt, leun a bri !** : Oui, six charrettes ou-bien ici on allait les chercher dans des mauvais chemins là-bas, plein de boue ! *(Speied)* ; **Me(d) ahe zo tri hent a zigoues : Hent Gouezeg, hent Pleiben hag hent Lennon, neuhe ar pont ah(e)** : Mais là y a trois route qui retrouvent : La route de Gouezec, la route de Pleyben et la route de Lennon, et alors le pont là *(Pleiben)* ; **Ah beñ ! Daoust ha-hañw ?! 'Benn ar wich-all selli deus da hent ! Heb dit saludiñ an dud toud !** : Ah ben ! Est-ce que ?! La prochaine fois tu regarderas ton chemin ! Sans que tu sois à saluer tout le monde ! *(Skrigneg)* ; **Hezh vïe gwraet hent-kozh Sant-Herbod deusoutoñ** : On l'appelait la vieille route de Saint-Herbot *(Landelo)* ; **War hent Brest ahe zo ur gêr ahe** : Sur la route de Brest se trouve un village *(Plouïe)* ; **Mond a ree war an hent** : Elle allait sur la route *(Plouïe)* ; **Oa ket heñchou (e)vid an trakteuriou, oa kemed ar roc'h partoud !** : Il n'y avait pas de routes pour les tracteurs, il n'y avait partout que de la roche ! *(Speied)* ; **Daw 'o distank' an hent** : Il faudra désobstruer la route *(Plouïe)* ; **Houmañ so poeson 'ha ! D'ond da lared da mé mamm, voa ket daw dèi 'h o(be)r, pugur ma despugnet un awal 'ziwar an hent !** : C'est un poison ma foi ! De venir dire à ma mère, elle n'était pas obligée, juste parce que j'avais ramassé une pomme sur la route ! *(Plonee)* ; **Ha het-ha-hed ga'n hent é heuliañ ar c'horbilhar** : Et tout le long du chemin suivant le corbillard *(Kergrist)* ; **Kleret oa an hent** : La route était couverte d'une couche de glace *(Poullaouen)* ; **Hond (e)n hent Jañ-Mari ?** : En pleine promenade Jean-Marie *(An Uhelgoat)* ; **Med war hent Sant-Riwal 'n-(hi)ni oa passeet e-hun (a)taw** : Mais c'était sur la route de Saint-Rivoal qu'il passa seul *(Berrien)* ; **D'ond war an hent d'ond da Ginoualc'h, ahe so ur sort pleg krenn** : Pour venir sur la route qui va à Quinoualc'h, là il y a une sorte de virage serré *(Berrien)* ; **Un hent war-ziribañs** : Un chemin en pente *(Plouïe)* ; **Oan ket deut añves war an hent** : Je ne m'étais pas avancé sur la route *(Berrien)* ; **Ba'n hañ(w) vije moien walc'h da zond ba'n hent ! Med ba'r gouañ(w) oa ket moien !** : En été on pouvait bien prendre le chemin ! Mais en hiver on ne pouvait pas ! *(Sant-Nigouden)* ; **Mond a ree war hent, c'hoant na d'ond en-dro da Genevelen pegur oa he zad hag he mamm 'hortos (a)nèi ba'r gêr** : Elle allait sur la route, elle voulait retourner à Quinimilin parce que son père et sa mère l'attendait à la maison *(Plouïe)* ; **Ur grig oa war bord an hent** : Il y avait un grillon sur le bord le la route *(Kergrist)* ; **Ur charretour gad un denn vad (é) sklejañ bilhou da vord an hent** : Un charretier avec un bon attelage trainant des billes de bois jusqu'au bord de la route *(Poullaouen)* ; **Soaig é vrallañ e gloc'h ga'n hent** : François qui se dandine sur la route *(Poullaouen)* ; **Oa ket heñchou bras (e)vel bremañ, meinet, d'hond da toud ar c'hêriou** : Il n'y avait pas de grande route comme maintenant, pierrée, pour aller à tous les villages *(Plouïe)* ; **Klerennet é an heñchou** : Les routes sont verglacées *(Plouïe)* ; **Ha vise an Ankou oa ba lein (a)n hent 'e** : Et il y a avait aussi l'Ankou qui se trouvait au sommet du chemin *(Kleden)* ; **An heñchou zo vall hag ar mod-all teufemp ket (a-)benn gwech e-bed d'ingaliñ (a)nê** : Les routes sont mauvaises et autrement nous n'arriverons jamais à les égaliser *(Skrigneg)* ; **Hent Brest oa am(añ) gi-m(añ)** : La route de Brest était ici-même *(Kleden)* ; **An hent brein oa ba'n traoñ ahe gis-s(e) c'hoazh** : La route pourrie qu'il y avait encore dans le bas là comme ça *(Kleden)* ; **Ah beñ hent Trinivel oa gwashoc'h (e)vi(d) hini Toul-ar-Groaz !** : Ah ben la route de Trinivel est pire que celle de Toul-ar-Groaz ! *(Skrigneg)* ; **Pugur aneè-heñw (a)n hent mad-tre** : Puisqu'il connaissait très bien la route *(Kleden)* ; **Ba-b(e)-lec'h oa kemed ur veuc'h pe diw alïes vïer krog c'hoa(r)i tro an heñchou gate** : Là où il n'y avait qu'une vache ou deux souvent on commençait à faire le tour des routes avec elles *(Sant-Wazheg)* ; **Aet é roud a-hed an hent neuhe** : Il partit alors le long du chemin *(Landelo)* ; **(E)n-ur ziskenn war un hent bihen, ene oa reier ha toullou, un hent digompes** : En descendant le petit chemin, il y avait là des roches et des trous, un chemin accidenté *(Lokered)* ; **An heñchou zo bet gwraet war ar maes mo(d)-se, ar peb brassañ** : Les routes ont été faites comme ça à la campagne, la plupart *(Laz)* ; **D'ar mar(e)-se vije berniou mein 'hed an heñchou pudur oaint ket goudronet** : À cette époque il y avait des tas de pierres le long des routes puisqu'elles n'étaient pas goudronnées *(An Uhelgoat)* ; **Ur garg traou landrammus, landrammus ba heñchou fall** : Une charge volumineuse, difficile à manier dans de mauvais chemins *(Poullaouen)* ; **É vouskanañ ga'n hent** : À chantonner sur la route *(Poullaouen)* ; **Prïellet é an heñchou** : Les routes garnies de glaise *(Poullaouen)* ; **N'oc'h ket gouest dé lar(e)d din-m(e) ba-b(e)-lec'h (e)ma (a)n hent d'ond maes doc'h am(añ) ?** : Ne pouvez-vous pas me dire où se trouve la route qui mène hors d'ici ? *(Kleden)* ; **Wa(r) 'n hent vis(e) gwel(e)t alïes ha gwel a ret papred ! 'Benn wel(e)h an dra-s(e), an heol 'virviñ ahe...** : On voyait ça souvent sur la route et tu vois encore ! Quand tu vois ça, le soleil provoquant des mirages de chaleur... *(Kleden)* ; **Ha da-houde pé visent sec'het neuhe visent digass(e)t da vord an hent 'h a dac'h Forhan da-beked Braspar 'ha !** : Et ensuite lorsqu'elle était sèche (la tourbe), on l'apportait alors jusqu'au bord de la route qui va de Forhan jusqu'à Brasparts ! *(Brennilis)* ; **Nann, me(d) nom neus hent Kareis dre-amañ c'hoazh, ba Laz bassev hent Kareis, 'hond deus Kareis dé bek(ed) ar mour** : Non, mais nous avons encore la route de Carhaix par ici, la route de Carhaix passe à Laz, allant de Carhaix jusqu'à la mer *(Laz)* ; **An trakteur ree kemed patinañ (a)nèoñ, pugur oa ket hent (e-)bed, oa ket heñchou (e)vid an trakteuriou, oa kemed ar roc'h partoud !** : Le tracteur ne faisait que patiner, puisqu'il n'y avait aucune route, il n'y avait pas de routes pour les tracteurs, il n'y avait partout que de la roche ! *(Speied)* ; **Ha mijemp plijadur 'hond ba'n heñchou kozh ha 'n traou mo(d)-se da glask neizhou** : Et nous avions du plaisir à aller sur les vieux chemins et les trucs comme ça pour chercher des nids *(Skrigneg)* ; **War-lerc'h ar bresel oa bet komañs(et) da zigoriñ an henchoù mad ah(e) gis-s(e), ah(e) oa bet digoret an henchou a-peu-prè walc'h toud ha meinet !** : Après la guerre on avait commencé à ouvrir les bonnes routes là-même, là on avait ouvert à-peu-près toutes les routes pour ainsi dire et on les avait empierrées ! *(Laz)*

- **An eil hent tu-dïou (/klei)** : (la) Deuxième à droite (/gauche) ; **Goude dapi an eil hent tu-dïou** : Après tu prendras la deuxième à droite *(Skrigneg)*
- **Ba'n hent** : En vadrouille / En route ; **Ba'n hent beb sadorn da Gareis, feñ tammou troiou mod-se** : En vadrouille chaque samedi à Carhaix, enfin des petits tours comme ça *(Poullaouen)* ; **Ah ya ! « Ba'n hent » ya vïe laret d'an heñi a'h ee-roud** : Ah oui ! « En vadrouille » oui on disait de quelqu'un qui prenait la route *(Poullaouen)* ; **Ha setou 'è, perc'hen ar lon-keseg vis(e) war-gein ar chô-beg ba'n hent, pigur oa ket voaien**

**da val(e) war 'n hent ga'r pri !** : Et donc également, le propriétaire de la monture était sur le dos de cheval de tête en route, puisqu'on ne pouvait pas marcher sur la route à cause de la boue ! *(Sant-Wazheg)*

- **Diharzhañ an heñchou** : Défricher les talus au bord des chemins ; **Keit-ha vo tud da ziharzh an heñchou ! Me(d) n'o ket 'pad pell !** : Tant qu'il y aura des gens pour défricher les talus au bord des chemins ! Mais ce ne sera pas pendant longtemps ! *(Lannedern)*
- **Diskeus an hent da *ub.* d'ond *utb.*** : Indiquer à *qqn.* la route de *qqpart* ; **Ha c'hwi zo kap da ziskeus an hent din d'ond d'Uhelgoat ?** : Pouvez-vous m'indiquer la route d'Huelgoat ? *(Skrigneg)*
- **Dond da zigass *udb.* da *ub.* a-hed an hent** : Prendre la route pour venir apporter *qqchose* à *qqn.* ; **Mamm teue da zigass hoñ lein domp 'hid an hent, da ma breur ha din** : Maman prenait la route pour venir nous apporter notre repas de midi, à mon frère et à moi *(Brennilis)*
- **En hent** : En route ; **Ha sete heñw en hent adarre** : Et le voici de nouveaux en route *(Berrien)*
- **En-om lañsou barzh un hent** : S'engager dans un chemin ; **Pedavare da 'n-om lañsou ba'n hent-te ?** : Et quand s'engager sur cette route-là ? *(Plouïe)*
- **Goull an hent da *utb.*** : Demander la route de *qqpart* ; **Oa Parisianed 'houll an hent dé Gareis** : Il y avait des Parisiens demandant la route de Carhaix *(Laz)*
- **Hanter-hent** : À mi-chemin ; **Ya, ur pennad-hent, mond da gerc'h(ad) 'nèi hanter-hent ! Vis(e) 'ambrougañ 'nèi blam da gaoud un tamm chokolad** : Oui, un bout de route, aller la chercher à mi-chemin ! Il l'accompagnait afin d'avoir un peu de chocolat *(Kolloreg)* ; **Oa ket aet (ne)med hanter-hent ha oa chomet kousket ba'r voñs, na ket gallet mond da drec'hiñ ar brug** : Il n'avait fait que la mi-chemin qu'il resta dormir dans le fossé, il n'avait pu aller couper la bruyère *(Skrigneg)*
- **Hedañ an hent** : Suivre la route
- **Hent da *ub.*** : *Qqn.* en route ; **Ha hent d'ar mewel !** : Et le valet en route ! *(Plonee)*
- **Hent-houarn** : Chemin de fer ; **Set(u) hègn kemer (a)darre ar lign hent-hou'rn d'ond d'ar gêr** : Ils prirent donc de retour la ligne de chemin de fer pour retourner à la maison *(Plouïe)* ; **Ahe oa an hent-houarn hag ur pont so ba'h ar lenn c'hoazh ! Ha n'é ket kouêt c'hoazh, ijelloc'h (e)vi(d) an dourbierenn** : Là il y avait la voie ferrée et il y a encore un pont dans le lac ! Et il n'est pas encore tombé, plus bas que la tourbière *(Brennilis)*
- **Hent-kozh / Hent-pras-kozh** : Voie romaine ; **Evid mond d'ar marc'had ba Uhelgoat vise renket kemer an hent-treus evid mond (e)tre(ss)eg Kenec'h Yaouank evid digoueo war an hent-kozh** : Pour aller au marché au Huelgoat, on devait prendre le chemin de traverse pour aller jusqu'à Quenec'h Yaouank, pour arriver sur la voie romaine *(Plouïe)*
- **Hent-pras** [hɛn'prɑːz-s] : (pl. **heñchou-pras** ['hɛ̃ʃʃu'prɑːz-s]) ; Grand-route (par ex. Départementale Carhaix-Morlaix) ; **Nann, da gentañ-toud oa ket heñchou d'ond pegur oa ket heñchou-pras d'ond** : Non, au tout départ il n'y avait pas de route pour venir puisqu'il n'y avait pas de grande route pour venir *(Plouïe)* ; **Direkt oa war Brest ha vïe ene 'tap-heñw an hent-pras ahe gis-s(e)** : Il alla directement sur Brest et là il prit la grand-route là-même *(Kleden)* ; **Pigur 'h eegn war an hent-pras ha vïent ket prop ma vise plous ha foenn war o c'hein** : Puisqu'elles allaient sur la grande route et elles n'étaient pas propres s'il y avait de la paille et du foin sur leur dos *(Sant-Wazheg)* ; **Me(d) an dow doull-karr d'ond ba lanneg-heñ hag hom hañi-mimp, oa kemed treus ar harzh 'trise 'ziwar an hent-pras !** : Mais les deux entrées de champs pour aller dans sa lande et la nôtre, il n'y avait entre elles qu'à traverser le talus à partir de la grand-route ! *(Sant-Nigouden)*
- **Hent rust** : Chemin difficile ; **An heñchou zo rust** : Les routes sont difficiles *(Plouïe)*
- **Hent-treus** : Chemin de traverse ; **Roujou-koat war an hent-treus** : Des roues en bois sur le chemin de traverse *(Kergloff)* ; **Kar ar re ranke mond pell ga'n heñchou-treus hag ar gwinojennou, e-beñ na c'hoazh da toud ar re-he da yedal !** : Car ceux qui avaient de la distance à faire par les chemins de traverse et les sentiers, eh ben il leur fallait tous être à l'affût ! *(An Uhelgoat)* ; **Ba'n heñchou-treus la vije kimed lutined ! Hag an Ankou ! Hag an teuched ! Toud !** : Les chemins de traverse étaient peuplés de lutins ! Et l'Ankou ! Et les revenants ! Tous ! *(An Uhelgoat)* ; **Oa ket (ne)med heñchou-treus toud d'ar mare-se d'hond d'ar c'hêriou** : Il n'y avait que des chemins de traverses à cette époque-là pour aller aux villages *(Plouïe)* ; **Heñchou-treus ha pri ha-toud…** : Des chemins creux et boueux et tout… *(Berrien)*
- **Kentañ hent war an tu-dïou (/-klei)** : (la) Première à droite (/gauche) ; **Kentañ hent war an tu-dïou, ba'h ar c'hr(o)ashent, tap an hent-pras tu-klei war dri gilometr ken a weli ur pezh krow ru toud** : La première à droite, au carrefour, prendre la grand-route à gauche sur trois kilomètres jusqu'à ce que tu vois un gros bâtiment de ferme tout rouge *(Skrigneg)*
- **Kosh-heñchou** : Vieux chemins défoncés ; **Pé vije stag(et) ar c'heseg a boanient, me lar dit ! Ha surtoud barzh kosh-heñchou !** : Les chevaux peinaient lorsqu'ils étaient attachés, je peux te le dire ! Et surtout dans de vieux chemins défoncés ! *(Skrigneg)*
- **Mond a ra toud an hent gantoñ** : Il prend toute la route (en titubant d'ivresse) *(Berrien)*
- **Mond ba'n hent (en-dro)** : (Re)prendre la route / Tailler la route ; **Poent é mond ba'n hent en-dro !** : Il est temps de reprendre la route *(Landelo)* ; **Sè ! Am(añ) é-hañw e(rr)o an he(d)-kwen(an) war-lerc'h ar c'hi, ar c'hi ya ba'n hent 'è !** : Tiens ! Ici l'essaim d'abeilles est arrivé derrière le chien, le chien taille la route aussi ! *(Laz)* ; **Me breno 'nèi toud ha ma breur a'h ey ba'n hent, petram ma breur breno 'nèi ha me 'h ey-kuit !** : Je l'achèterai entièrement et mon frère prendra la route, ou-bien mon frère l'achètera et c'est moi qui partirai ! *(Lokarn)* ; **Ha pé vïent aet maes an ti pé vïent aet, (a-)benn mond ba'n hent, komañs mond d'an traoñ ha vije chet(et) ba kost ar harzh** : Et lorsqu'ils arrivaient hors de la maison lorsqu'ils partaient, avant de prendre la route, commençant à descendre et c'était jeté à côté du talus *(Poullaouen)*
- **Mond ga e hent** : Tracer sa route ; **Me 'h ay ga m(a) hent !** : Je tracerai ma route ! *(Berrien)* ; **Red d'an nén mond ga i hent 'vel gall !** : On doit tracer sa route comme on peut ! *(Plourac'h)*

- **Mond ga'n hent** : Suivre la route / Parcourir le chemin ; **Mond a ree gad an hent, i vusetenn oa war beg ur vazh war i gein ha oa 'c'hwitelled !** : Il parcourait le chemin, il portait sa musette au bout d'un bâton sur son dos et il sifflait ! *(Skrigneg)*
- **Pêo e hent d'ond da *utb.*** : Payer son itinéraire vers *qqpart* ; **Ga'n dra-he meus pêet mé hent d'ond d'an Amerik, dé ma gwas ha din !** : J'ai payé grâce à ça mon itinéraire vers l'Amérique, à mon mari et à moi ! *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Tap an hent en-dro** : Rattraper la route ; **Da dap an hent bras en-dro** : Pour rattraper la grande route *(Landelo)*
- **Troc'hañ hent da *ub.*** : Couper la route à *qqn.* ; **Ha kàer mamp oamp ket (e)vid troc'hañ hent daoñ !** : Et nous avions beau nous ne pouvions lui couper la route ! *(Lokmarïa)* ; **Ha reegn kime galoupad war-lerc'h an deñ(ved), 'plass mond da droc'h e hent daoñ 'h eegn war e lerc'h** : Ils ne faisaient que courir après les moutons, au lieu de lui couper la route, ils le poursuivaient *(Lokmarïa)*
- **Troc'h diwar ma hent !** : Ôte-toi de mon chemin ! *(Plonee)*
- **Troiñ an heñchou** : Parcourir les routes ; **Ur galoupéres é troiñ an heñchou** : Une vadrouilleuse parcourant les routes *(Plouïe)*
- **War-benn-hent da *ub.*** : À la rencontre de *qqn.* ; **Mond a reent war-benn-hent dê blam da gaoud un tamm chokolad** : Ils allaient à leur rencontre afin d'avoir un peu de chocolat *(Kolloreg)*
- **War-hent** [var'hɛn(t)] : De travers sur le chemin / Sur le passage de ; **Me (e)mon ket war-hent gate ?** : Je ne suis pas dans le passage par rapport à eux ? *(Plonee)*

**HENT-DALL** [hɛn'dal] [hen'dal] : [***hent dall*** 1723] n.m. (pl. **heñchou-dall** [(h)ɛ̃jʃu'dal]) ; Impasse / Cul-de-sac

**Hag Tieñ-Boñ oa war-greis an hent-dall diga i garr** : Et Tiens-Bon était au beau milieu de l'impasse avec sa charrette *(Kleden)*

**HENT-KARR** [(h)en'kɑ.r] : [***hent-karr*** 1869] n.m. (pl. **heñchou-karr** ['hɛ̃jʃu,kɑ.r]) ; Chemin carrossable

**Am(añ) oa an hent-karr sè** : Tiens le chemin carrossable était ici *(Speied)*

**HENT-SANT-JAKES** [henzɑ̃n'ʒakəz-s] : [***Hend sant Jacqès*** 1732] n.m. ; Voie Lactée

**Hent-Sant-Jak(e)s n'é ket sterd dé zivin(añ) 'naoñ, hezh 'h a deus Brest dé *Saint-Jacques-de-Compostelle*** : La Voie Lactée n'est pas difficile à deviner, elle va de Brest à Saint-Jacques-de-Compostelle *(Kleden)* ; **Peus kemed sell(ed) mad 'benn (e)ma skeltr ar loar ha skeltr an neñw ha weli-hi Hent-Sant-Jak(e)s, war-eñwn** : Tu n'as qu'à bien regarder quand la lune et le ciel sont éclatants tu verras la Voie Lactée, tout droit *(Kleden)*

**HÉÑVEL / HÉÑWEL** ['hẽːvəl] ['hẽwəl] : [vx. br. ***hemel*** ; ***heuel*** 1499] ad. ; Semblable / Ressemblant (-e) / Pareil (-le)

**Oh ! Oa ket héñvel 'è** : Oh ! Ce n'était pas pareil non-plus ! *(Ar Fouillez)* ; **Hete a'ha ! N'é ket héñvel !** : Donc ma foi ! Ce n'est pas pareil ! *(Berrien)* ; **Ah ya ! Med bremañ n'é ket héñvel, nann** : Ah oui ! Mais de nos jours ce n'est pas pareil, nann *(Plonee)* ; **Me(d) an dra-he zepand, an dud n'eint ket héñvel toud !** : Mais ça dépend, les gens ne sont pas tous semblables ! *(Skrigneg)* ; **Ar re oa héñvel deus o mamm blije ket dèi** : Elle n'aimait pas ceux qui ressemblaient à leur mère *(Plouïe)* ; **Oh ! Neuhe an toas 'n-hi(ni) oa ket héñvel ! An toas oa tew** : Oh ! C'était alors la pâte qui n'était pas pareille ! La pâte était épaisse *(Skrigneg)* ; **Med bremañ an traou n'eint ket tamm e-bed héñvel kin nann, nann** : Maintenant rien n'est plus comme avant non, non *(Sant-Wazheg)* ; **Oh ! Oa ket tamm e-bed memes, oa ket tamm e-bed héñvel !** : Oh ! Ce n'était pas du tout pareil, ce n'était pas du tout semblable ! *(Skrigneg)* ; **Me(d) brem(añ) vé ka(v)et 'e ba'r c'homers, me(d) n'é ket héñvel heñ ! N'é ket memes-tra** : Mais de nos jours on trouve aussi dans le commerce, mais ce n'est pas pareil hein ! Ce n'est pas la même chose *(Brennilis)*

- **Be héñvel deus *ub.*** : Être pareil (à / que) *qqn.* ; **Da ve héñvel deus an ouvrïerien** : Pour ressembler aux ouvriers *(Plouïe)* ; **Ah ! Hoñzh so héñvel deuh ar gaseg kozh oa gwerzhet amañ !** : Ah ! Elle ressemble à la vieille jument qui fut vendue ici ! *(Skrigneg)* ; **Ar loned so ka(s)imant heñwel deus an dud, an dud so ar mod-se** : Les bêtes sont quasiment pareil que les gens, les gens sont comme ça *(Kleden)* ; **Beñ toud ar c'heseg oaint ket mem mod, ar re-se zo héñvel deus an dud un tamm ya** : Ben tous les chevaux n'étaient pas pareils, ils sont un peu comme les gens oui *(Plouïe)* ; **Ah ! Me n'oun ket héñvel deuh-ouit ! Fenoñs meus gwelet (e)ma da fet, sete on e(rr)i da souetiñ 'naoñ dit !** : Ah ! Je ne suis pas pareil à toi ! J'ai vu aujourd'hui que c'est ta fête, je suis donc venu te la souhaiter ! *(Skrigneg)*
- **Be héñvel-mil deus *ub.*** : Ressembler comme deux gouttes d'eau à *qqn.* / Être le portrait de *qqn.* ; **Ar paotr zo héñvel-mil deus e dad** : Il est tout le portrait de son père *(Berrien)*
- **Héñvel-bew (deus)** : Très ressemblant (à) / Le portrait craché (de) ; **Héñvel-bew deus i dad** : Le portrait craché de son père *(Poullaouen)* ; **Da dad oa un tamm mo(d)-se à rigoliñ duzhtu wele un dra mennaket ha te zo héñvel-bew deusountoñ !** : Ton père était un peu comme ça à rire dès qu'il voyait quelque chose et toi tu es son portrait craché ! *(Skrigneg)* ; **Me(d) kaoud a ra dit heñ oa tad diñ ? – Ah ! Héñvel-bew out deusountoñ hag e-se 'hat ! Oa ket kap da lar(e)d oa ket tad dit a'ha ! Kar héñvel out deusountoñ !** : Mais tu crois qu'il était mon père ? – Ah ! Ma foi tu es son portrait craché de toute façon ! Il ne pouvait pas dire qu'il n'était pas ton père ma foi ! Car tu lui ressembles ! *(Skrigneg)*
- **Héñvel-blom deus** : Très semblable à ; **Ur oetur héñvel-blom deus e hañi** : Une voiture très semblable à la sienne *(Poullaouen)*
- **Ober héñvel deus** : Faire semblablement à ; **Ar chapel so gwraet héñvel deus ma oa !** : La chapelle est faite semblablement à ce qu'elle était ! *(Skrigneg)*

**HEÑW / HAÑW** ['hɛ̃w] ['hɑ̃w] : [vx. br. ***em*** ; ***eff*** 1499 ; ***ean*** 1732] pron. pers. ; Il / Lui / **-(h)añw / -(h)eñw** précise le genre pour le verbe (ex. **oa-hañw** [wa'hɑ̃w] **oa-ñw** [wɑ̃w], **é-heñw** [e'hɛ̃w] **é-ñw** [ẽw]...) (cf. **E / I**)

**Ha petra neus gwraet heñw ?!** : Et qu'est-ce qu'il a fait ? *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ar plous-gwinizh oa kalz kaletoc'h hag ar plous-kerc'h heñw oa gwakoc'h** : La paille de blé était beaucoup plus dure et la paille d'avoine était plus molle *(Plouïe)* ; **Seber oa-heñw, kanañ ree-heñw, c'hwitell ree-heñw** : Il était gai, il chantait, il sifflait *(Sant-Hern)* ; **Heñw na tamm keuneud e-bed ba e barkeier, na nitra e-bed** : Il n'avait pas de branchages dans ses champs, il n'avait rien du tout *(Plonee)* ; **Ha sete heñw en hent adarre** : Et le voici de nouveaux en route *(Berrien)* ; **Pegur ar baner oa-heñw goullou oa-hañ** : Car le panier était vide *(An Uhelgoat)* ; **Oa ket miret d'ober chop ba-dreñw ar c'harr i(v)e ha deut an ivaj maes deuh ar varrikenn, sete heñw ree chop ba'n dour** : Il ne pouvait pas s'empêcher de faire un somme derrière la charrette également, et la boisson est sortie de la barrique, il roupillait donc dans l'eau *(Kolloreg)* ; **Da heurt anaoñ a-dreñw war ar c'hulier ha neuhe hañw heurt ga e rer** : Pour le pousser vers l'arrière sur l'avaloir, et donc il pousse avec son cul *(Skrigneg)* ; **Med a-wechou teue hir-mat hañw** : Mais parfois il devenait très long *(Plouïe)* ; **Hei d'ar gampr, pé 'h ee-hi ba'r gampr hei troñchañ he liñser hag hañw oa tomm** : Elle va à la chambre, lorsqu'elle alla dans la chambre elle retroussa le drap, il était chaud *(Kolloreg)* ; **Beñ sur a-walc'h oa-hañw uvel mat benn mond dreist ar gwe kement-se** : Ben il devait sûrement être très haut avant d'aller tant que ça par-dessus les arbres *(Landelo)* ; **Ha ba Berrien oa-hañw komañs da labour an douar un tamm (iv)e** : Et à Berrien il commença aussi à travailler la terre *(Landelo)* ; **Ah ! N'é ket hañw an-hin' oa aet da zigent(añ), hi gwas** : Ah ! Non, c'est lui qui partit en premier, son mari *(Skrigneg)* ; **Sete ni oa ene ha hañw 'tond** : Nous y étions donc et il vint *(Skrigneg)*

**HEOL** ['(h)ɛwɔl] : [***heaul*** XVI[e]] n.m. (pl. **-iou** [(h)ɛ'ɔlju]) ; Soleil

✗ *m. dér.* : ***disheol, tommheoliañ*** ; *m. comp.* : ***kuz-heol, sav-heol*** ; & *cf.* : ***loar***

**Aet an heol da guz** : Le soleil se cache *(Brasparzh)* ; **Ur bann'h heol** : Un peu de soleil *(Poullaouen)* ; **Pa gousko an heol** : Quand le soleil se couchera *(Berrien)* ; **Par(añ) ra an heol** : Le soleil brille *(Plouïe)* ; **Partïet vïe bremañ (a-)raog oa kuet an heol** : Ils étaient maintenant parti avant que le soleil ne se couche *(An Uhelgoat)* ; **Pé vé ket heol dé domm(añ) an douar, beñ vé ket gwres heñ !** : Lorsqu'il n'y a pas de soleil pour chauffer la terre, ben il n'y a pas de chaleur hein ! *(Kleden)* ; **Ken vé diskénn(e)t an heol, vé soupleed an de, vé ket ken tomm kin** : Jusqu'à ce que le soleil ait décliné, le jour radouci, il ne fait plus aussi chaud *(Laz)* ; **Braw-(a)bominabl é an amzer ! 'Ma an heol 'pariñ ha tomm kenañ !** : Il fait un temps superbe ! Le soleil brille et il fait super chaud ! *(Skrigneg)* ; **Hag an heol, pé vis(e)-heñw 'hond da gous(ked) doc'h an aba(r)d'hê** : Et le soleil, lorsqu'il allait se coucher en fin d'après-midi *(Kleden)* ; **Ar glaw 'h o(be)r, an heol 'pariñ, ar saout 'vreskenn ba Men(e)-Ar(e)** : La pluie qui tombe, le soleil qui brille, les vaches qui s'excitent dans les Monts d'Arrée *(Laz)* ; **Oh ! Sell doc'h an heol, (e)ma-heñw 'hond da gous(ked) ba ur sac'h-kaoc'h !** : Oh ! Regarde le soleil, il va se coucher dans un amas de nuages noirs *(Kleden)* ; **Oh ! Da chom er-maes n'é ket ken tomm-se te ! Hag an heol n'é ket mad c'hoazh** : Oh ! Pour rester dehors, il ne fait si chaud que ça, tiens ! Et le soleil n'est pas encore bon *(Skrigneg)* ; **Da gouel ar Chandelour, ma vise gwelet an heol 'kreis-tre an diw overenn 'h ee ar lous rukul-kàer ba i doull** : Le jour de la Chandeleur, si on voyait le soleil juste entre les deux messes, le blaireau partait à reculons dans son terrier *(Lokarn)* ; **Ar loned gave mad an dra-he ha' zebe re, hezh vije goéñvet ga'n heol, kajimant-sur teue da c'hweo** : Les bêtes trouvaient ça bon et mangeaient trop, il était flétri par le soleil, il devait très certainement gonfler *(Skrigneg)* ; **Ah(e) so kerseg liw ga'n heol, liw ga'r loar ha liw ga'r stered !** : Il y a là des chevaux de couleur du soleil, de couleur de la lune et de couleur des étoiles ! *(Landelo)* ; **An heol lugerne barzh an neñw** : Le soleil brillait dans les cieux *(An Uhelgoat)* ; **An heol oa 'tispakañ** : Le soleil était en train d'apparaître *(An Uhelgoat)* ; **Ar yeot blam na ket pouss(et), oa ket bet heol walc'h, oa ket bet dour a-walc'h pe un dra menneg oa gleet dê...** : L'herbe parce qu'elle n'avait pas poussé, il n'y avait pas eu assez de soleil, il n'y avait pas eu assez d'eau ou quelque chose qu'elle lui était nécessaire... *(Kergloff)* ; **An duadenn gue an heol** : Le nimbus cachait le soleil *(Plouïe)* ; **Ah ya ! Ar re-he a faot dê kaoud dour hañ ! Hag 'è faot a ra dê pass re heol 'è ! Ar re-m(añ) blij dê petramant te heus spont ahe gis-se !** : Ah oui ! Il leur faut de l'eau hein ! Et il leur faut aussi pas trop de soleil ! Ils aiment et sinon c'est l'horreur là comme ça ! *(Skrigneg)* ; **Gis-se, ar blavezh-te oa bet ur blavezh mad, pugur oa bet tomm an heol ken oa bet diw wech sivi** : Ainsi, cette année-là fut une bonne année, puisque le soleil fut chaud si bien qu'il y eut deux fois des fraises *(Ar Fouilhez)* ; **Aet an heol dreñw ar c'houmoul du da guad !** : Le soleil est parti derrières les nuages noirs se cacher ! *(Skrigneg)*

- **Ba'n heol** : Au soleil ; **Ha da lakad da sec'hiñ ba'n heol goude !** : Et pour faire sécher au soleil après ! *(Skrigneg)* ; **Ar merc'hed vis(e) 'è 'h eren ha bi pad an de ba'n heol ha toud, med oa ket braw dê !** : Les femmes liaient également et être toute la journée au soleil et tout, mais ce n'était pas facile pour elles ! *(Ponvel)*
- **Birviñ ra an heol** : Le soleil provoque des mirages de chaleur (m-à-m. bouillir fait le soleil) ; **Pe-sort mod ?! Birv' ra an heol 'ta !** : Comment ça ?! Tiens le soleil provoque des mirages de chaleur ! *(Kleden)* ; **Wa(r) 'n hent vis(e) gwel(e)t alïes ha gwel a ret papred ! 'Benn wel(e)h an dra-s(e), an heol 'virviñ ahe...** : On voyait ça souvent sur la route et tu vois encore ! Quand tu vois ça, le soleil provoquant des mirages de chaleur... *(Kleden)*
- **Da heol !** : Va prendre l'air !
- **Despugnet an heol ba'r bernien foenn** : Le soleil est ramassé dans les tas de foin (pour le foin mis en tas avant la pluie) *(Plouïe)*
- **Glô hag heol koste Poullaouen / Koue an diaoul o sec'ho war ar spern** : Pluie et soleil du côté de Poullaouen / La lessive du diable qui sèche sur les épines *(Poullaouen)*
- **Ha ma yee an heol da gu(a)d en-dro ba bragou ar Leonard, foutu vé an devezh war-lerc'h** : Et si le soleil allait se cacher de nouveaux dans le pantalon du Léonard, la journée suivante était foutue *(Plonee)*
- **Heol gwinn** : Soleil blanc *(Laz)*
- **Kowad-heol** : Période ensoleillée ; **Ah(e) oa ur gowad-heol tomm alïes, war-lerc'h ur gowad-glaw** : Il y avait souvent une chaude période ensoleillée, après une averse de pluie *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Sec'hañ ga'n heol** : Sécher au soleil ; **Sec'hañ ree ar greun ga'n heol da-houde** : Ensuite le grain séchait au soleil *(Plouïe)*

➢ **Taol-heol** [tɔl'ɛ̀ol] : Insolation ; **Med ma vis(e) heol tomm dé dap(ed) taoliou-heol ba mis-meurzh** : Mais s'il y avait un soleil chaud de quoi attraper des insolations au mois de mars *(Kleden)* ; **Heñ neus tapet un taol-heol ! Un taol bazh pé gomañse karrigellad vis(e) ha se zo kaos oa ket kap kin da chom i saw** : Il s'était attrapé une insolation ! Un coup de bambou quand il commença à brouetter, c'est pourquoi il ne pouvait plus rester debout *(Poullaouen)*

➢ **Taped an heol ba-kreis ar foenn** : Ramasser le foin lorsqu'il est bien sec (m.-à-m. prendre le soleil dans le centre du foin) ; **Pa vïe dispunet ar foenn 'barzh vïe bet küet an heol vïe lar(e)t : « Tap a reh an heol ba i greis ! » 'Barzh ma vis(e) echüet chærr 'nèoñ** : Lorsqu'on ramassait le foin avant que le soleil ne fut caché, on disait : « Vous prenez le soleil dans son centre ! » Avant qu'on eut fini de le ramasser *(Speied)*

➢ **Vaet é an heol da gousked ba ur sac'h-kaoc'h !** : Le soleil est caché par un gros nuage (m-à-m. Parti est le soleil dormir dans un sac de merde) *(Kleden)*

**HERITAJ** [e'ritəʒ-ʃ] : [***heritaig*** 1499] n.m. ; Héritage

**Drougïezh oa 'ziwar an heritaj** : L'héritage était cause de perniciosité *(An Uhelgoat)*

➢ **Hezh zo da gaoud an heritaj, (e)ma e vri 'hond da goueo ba e ginou** : Il va avoir l'héritage, son nez lui tombe dans la bouche (nez d'ivrogne) *(Motre)*

**HERITAÑ** [(h)e'ritə] : [***heritaff*** 1499] vb. ; Hériter

**Ur bennheres oa traou d'heritañ, houz(e)s a-walc'h** : Une héritière avait de quoi hériter, tu sais bien *(Skrigneg)* ; **Med hemañ zo kender dê, hemañ neus heritet deus an douar** : Mais c'est un cousin à eux, il a hérité des terres *(Plouïe)*

**HERITOUR** [e'ritur] : [***heritour*** 1576] n.m. (pl. **-ien** [eri'turjən]) ; Héritier / **HERITOURES** [eri'tu:rəz-s] : n.f. (pl. **-ed** [eritu're:zəd-t]) ; Héritière (cf. **PENNHER**)

**Hag an heritourien deuh ar merc'hed neuhe war-lerc'h oa aet da brosses(iñ) deus 'n heritourien deuh ar baotred** : Et alors ensuite les héritiers des filles firent un procès aux héritiers des garçons *(Landelo)*

**HERN** ['hɛrn] : n.m. ; Orage (cf. **HARNE(ÑW) / HARNO**)

**HERNACH** ['hɛrnəʒ-ʃ] : [***hernach*** 1659] coll. ; (des) Fers

**Hernach ar c'heseg** : Les fers des chevaux *(Skrigneg)* ; **Karn zo war o zreig, ur boutou-karn neugn ha pa vé laket hernach dê a vé troc'het ar c'harn d'o(be)r plass d'an hernach ha laket poentennou goude neuhen da zond er-maes, ba'r c'harn** : Ils ont une corne aux pieds, ils ont des sabots et lorsqu'on leur met les fers, on leur coupe la corne pour faire de la place aux fers et alors après on fait ressortir des pointes, dans la corne *(Skrigneg)*

**HERO / HEROU** ['(h)e:ro] ['(h)e:rw] ['(h)e:ru] : [vx. br. ***hedre*** ; ***hezzreff*** 1499] n.m. ; Octobre (cf. **MIS-HERO**) / & Mue ['ɛ:ru]

**Ar yer (a) zo ober o hèrou** : Les poules font leur mue *(Berrien)*

**HEROÑ** ['he.rɔ̃] : [***heroun*** 1633] n.m. ; Héron (oiseau)

➢ *syn.* : ***deber-pesked, goukard-klei, kerc'hei***

**In brezhoneg meus ket bet klêt (ne)med 'h o(be)r ar heroñ deusountoñ** : En breton, je ne l'ai entendu appeler que « héron » *(Skrigneg)*

**HERUSSUN / HURUSSUN / HURUSSIN** [he'rysyn] [hy'rysyn] [hy'rysin] : [***herecin*** 1499] n.m. (pl. **herussoned** [hery'sɔ̃:nəd-t]) ; Hérisson (fig.) / Gosse mal peigné / Glandeur

**Hezh zeb anê, an herusson** : Le hérisson les mange *(Lannedern)* ; **Ma-kas hurussun** : Espèce de glandeur *(Plouïe)* ; **An hurussun ya** : Le hérisson oui *(Plourac'h)* ; **Ah yeo ! Ya, hezh so un hurussun !** : Ah si ! Oui, c'est un glandeur ! *(Skrigneg)*

**HERVE** ['hɛrve] : [vx. br. ***heruid*** ; ***heruez*** 1499] prép. ; Paraît-il / Selon / D'après

**Herve na laret Émile din a ree dañs bro-Kalaner** : D'après ce que m'avait dit Émile il faisait la danse de la région de Calanhel *(Plourac'h)* ; **Benn ar fin oa lampet ur logodenn herve ba gargen ma bragou hag ar logodenn d'an nec'h ! Pé oa e(rr)o ga ma senturenn a oa komañset dé ziskrapad** : Au final une souris avait sauté paraît-il dans la jambe de mon pantalon et elle monta ! Lorsqu'elle arriva à ma ceinture elle commença à gratter *(Ponvel)* ; **An heñi oa ar gwashañ herve oa ar grom, 'n-om ga(v)e ar c'herseg dé vi stanket, lous o vri hag ar re-gozh neuhe halle mervel !** : La pire c'était paraît-il la gourme, les chevaux se trouvaient encombrés, le nez sale et alors les vieux pouvaient mourir *(Ponvel)* ; **Hag lod vise e(rr)o paotr yowank herve hag gredegn ket mond ga o mestres** : Et certains étaient paraît-il de jeunes garçons et ils n'osaient pas aller avec leur maîtresse *(Ponvel)*

**HESIT** [ezit] : ad. ; Hésitant (-e)

**Ma vé goullet vé kalz hesitoc'h** : Si on demande on est plus hésitant *(Skrigneg)* ; **Hesitoc'h é respont ma houlles** : On est plus hésitant à répondre si tu demandes *(Skrigneg)*

**HESITAÑ** [e'zitə] : vb. ; Hésiter

**Sete pé oa erroet ar medissin 'h ee da lared dèoñ faotè ket dèoñ troiñ, heñw hesite !** : Donc lorsque le médecin arriva il lui dit qu'il ne voulait pas se tourner, il hésitait ! *(Landelo)*

**HESK** ['hesk] : [***hesk*** 1716] n.m. & ad. ; Tarissement / Tari (-e)

- **Mond da hesk** : Se tarir ; **Aet é da hesk** : Elle s'est tarie *(Ponvel)* ; **Hag ar feunteun mamp lak(et) ar bomp war'nèi ba'n traoñ ahe gis-s(e), houm(añ) n'ee ket dé hesk gwech (e-)bed 'nèi 'è, gwech e-bed !** : Et nous avions mis la pompe sur la fontaine en bas là comme ça, elle ne se tarissait jamais non-plus, jamais ! *(Speied)*

**HESK** [(h)esk] : [***hesk*** 1716] coll. (sing. **-enn** ['(h)eskən] sing. pl. **-ennou** [(h)es'kɛnu]) ; Laîche / Carex

✗ *syn.* : ***hanter-hesk***

**Hesk vé gwraet ba'r prajeier gwleb** : On fait de la laîche dans les prés humides *(Skrigneg)* ; **Med ga hesk vé a-walc'h 'vid troc'h ho pis !** : Mais vous pouvez vous couper le doigt avec de la laîche ! *(Ponvel)* ; **Me meus ur vochenn ahe so chechañ d'an hesk** : J'ai là un bouquet d'arbres qui tire de la laîche *(Ponvel)* ; **Sell hag med an hesk oa ar championñ, ahe n'ee ket dour war hezh** : Voilà, mais la laîche, c'était le champion, l'eau n'allait pas dessus *(Ponvel)* ; **Un tamm hesk vïe laket war-horr(e) d'ampech ar glô da antreal ba'r loch** : On mettait un peu de laîche par-dessus pour empêcher la pluie d'entrer dans la hutte *(An Uhelgoat)* ; **Ur wakol vise laket d'ar c'heseg, gwraet ga hesk, ar c'holier vise gwraet ga kréñn kentoc'h** : On mettait le « gwakol » aux chevaux, c'était fait en laîche, le collier était plutôt fait en crin *(Brennilis)* ; **Hag an hesk neu'n dé holo ur bern voenn pe ur bern plous, ar re-s(e) oa traou hag a zizoure abominabl !** : Et alors la laîche pour couvrir un tas de foin ou un tas de paille, c'était quelque chose qui drainait formidablement ! *(Ponvel)* ; **Hag ba kêr lec'h oan-me ganet oa ur wazh hag passeal ba lost ur waremm oa ha ene oa hesk !** : Et au village où je suis né il y avait un ruisseau passant au fond de la garenne, il y avait là de la laîche ! *(Ponvel)* ; **Ah ! Ar bla-se oa gwraet teir gwrac'hell ha vije laket voenn ha amañ oa ket hesk, med neu'n vije troc'het broñs ba bord an hent** : Ah ! Cette année-là on faisait trois meules et on mettait du foin, ici il n'y avait pas de laîche, mais on coupait alors des bourgeons au bord du chemin *(Pluskelleg)* ; **Set(u) an hesk vis(e) troc'het bep pla ha sec'het dé lakad war-gourr(e) ar bern voenn ha vise laket kervïou-koat neu'n ! Med ar re-s(e) oa koat-kelve** : La laîche était donc coupée chaque année et séchée pour mettre par-dessus le tas de foin et on mettait alors de liens en bois ! C'était du noisetier *(Ponvel)* ; **An hesk oa ur yeotenn, ya me meus ur blantenn meus ahe ha' zo just 'vel hesk hag ar re-s(e) ma dapeh 'nê, ar re-s(e) oa rust-rust ha nis(e) troc'het ho pis dac'h !** : La laîche était une herbe, oui j'ai là une plante qui juste comme de la laîche et si tu la prenais, elle était très rude et vous coupait le doigt ! *(Ponvel)* ;

- **Torchenn-hesk** : Collier léger (de laîche) qu'on mettait aux jeunes chevaux pour commencer ; **Med da gomañs vé laket torchennou-hesk dê** : Mais pour commencer on leur met des coussins de laîche *(Skrigneg)*

**HESKED** ['(h)eskə] : [***esquet*** 1659] (pl. **heskidi** [(h)es'ki:di]) ; Furoncle

**Ar c'hrampouzh-mouzhig vé laket war an heskidi** : On met les ombilics sur les furoncles *(Poullaouen)*

**HESKENN** ['(h)eskən] ['eʃən] : [***hesquenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [es'kɛnu]) ; Scie / & Hache à pré

*m. comp.* : ***brenn-heskenn***

**Un heskenn da droc'h ar gwajeier** : Une hache (à pré) pour rigoler les prés *(Kergloff)* ; **'Vel un heskenn meh-mod, me(d) ba'n douar, ur leñwn d'o(be)r gwachou** : Pareil qu'une scie, mais dans la terre, une lame pour faire des rigoles (hache à pré) *(Kergloff)* ; **Oh ga ur gontell kajimant-sur, ga un hach da zigentañ ma'hat vije tailhet d'o(be)r c'hoazh, troc'het ga un heskenn** : Très certainement avec un couteau, on les taillait au départ probablement avec une hache pour faire, coupées avec une scie *(Skrigneg)* ; **Ha neuhe vïe pilet toud ga'n harpon ha drailhet ur c'hoat-kor'nn ga'n heskenn ha charreet ga'r c'heseg neuh(e) !** : Et alors on faisait tout tomber à la scie passe-partout et on coupait un bois de corde à la scie et on charroyait alors avec des chevaux ! *(An Uhelgoat)* ; **Ha red vis(e) dac'h kaoud ur pezh koat da zond (a)lesse a-peu-prè, da zond am(añ) 'è, toud ba ur pezh ! Ha vis(e) troc'h(et) ar reñ-s(e) ga'n heskenn** ['eʃən] : Et il vous fallait avoir gros bout de bois pour venir de là à-peu-près, pour venir ici également, tout d'une pièce ! Et on les coupait à la scie *(Kareis)*

- **Ahel an heskenn** : L'axe de la scie *(Poullaouen)*
- **Heskenn da droc'hiñ kig** : Scie à viande ; **Oustilhou : Koutilli, 'vel ga'r bosserien ! Outilhet mad : Un heskenn da droc'hiñ kig hag koutilli** : Des outils : Des couteaux, comme les tueurs mobiles (bouchers) ! Bien outillés : Une scie à viande et des couteaux *(Kareis)*

**HESKENNIÑ** [(h)es'kɛni] : [***hesquennat*** 1464] vb. ; Scier

✗ *cf.* : ***drailhañ, troc'hañ***

**'H o(be)r boued demp ha wechou vïe chikour 'ha(no)mp d'heskenniñ ga'n heskenn ha d'o(be)r koat-kor(de)nn 'e** : Nous faire à manger et parfois elle nous aidait à scier à la scie et aussi à faire du bois de corde *(An Uhelgoat)*

**HESKINAÑ** [(h)es'ki:nə] : [***hersquinaff*** 1499] vb. : Brimer / Persécuter

**Houzh vije 'taw 'heskinañ (a)ha(n)on diwar-goust ar saout** : Elle était toujours à me brimer à cause des vaches *(An Uhelgoat)*

**HESKINEREZH** [(h)eski'nɛrəz-s] : [***heskinerez*** 1732] n.m. ; Persécution(s)

**An dra-he oa o heskinerezh** : C'était leurs persécutions *(An Uhelgoat)*

**HESSAL / HESTAL** ['hesəl] ['hestəl] : [***hesal*** XVIIIe] vb. ; Aboyer (cf. **HARZHAL**)
**Vé kim é hessal papred** : Il ne fait toujours qu'aboyer *(Plouïe)*

**HET'** [hɛt] : ad. ; Donc / Voici / Voilà (cf. **SETU**)

**HET-HA-HED** [heta'he:d-t] : [***het ha het*** 1622] prép. & ad. ; (**- ga**) Tout le long (de) / Tout du long
**Ha het-ha-hed ga'n hent é heuliañ ar c'horbilhar** : Et tout le long du chemin suivant le corbillard *(Kergrist)* ; **Oa ket bet (ne)med a(v)el voll het-ha-hed (e)vel un ouragañ** : Il n'y avait que tempête tout le long comme un ouragan *(Kergrist)* ; **Sell ! Buhe un dèn zo mond war-raog het-ha-hed** : Regarde ! La vie d'un homme est d'aller de l'avant tout du long *(Plourac'h)* ; **Ha vïe rôet un taol rastell dê goude-se (e)vid be prop blam d'ar voenn pass koueo het-ha-hed ga'n hent** : Et on lui donnait (foin) un coup de râteau après ça pour qu'il soit propre afin qu'il ne tombe pas tout au long du chemin *(Berrien)* ; **Beñ me meus kontinüet het-ha-hed** : Ben j'ai continué tout du long *(Plourac'h)* ; **Sete meus choukouret (a)naoñ ha heuilh an dra-he het-ha-hed hañ, me oa *A + B* ahe deus pe-naos vé gwraet** : Je l'ai donc aidé et suivi ça tout du long hein, j'étais A + B là de comment on faisait *(Skrigneg)* ; **Oh ! Het-ha-hed toud ken oas aet in galleg karreamant !** : Oh ! Tout du long jusqu'à ce que tu t'exprimes carrément en français *(Skrigneg)* ; **Ur lapouss melen braw ha barrennou gris het-ha-hed i gorv** : Un bel oiseau jaune avec des barres grises tout le long du corps (bruant) *(Poullaouen)*

**HEUGAL** ['hø:gəl] : [***heugal*** 1633] vb. ; (s') Écœurer
**Me oa heuget ga'r pezh ma debet** : J'étais écœuré par ce que j'avais mangé *(Plouïe)* ; **Heuget 'n-om ga(v)es vês ket bet pell** : Tu n'es pas long à te retrouver écœuré *(Skrigneg)*

**HEUL / HEUILH** ['hø:l] ['høʎ] : [***heul*** XVIe] n.m. (pl. **-iou** ['hø:lju]) ; Suite
**Ha kemend draou voa da-heul ha kemend-all owr voa da-heul** : Et tant de choses les suivaient, et tant d'or à la suite *(Plonee)*

- **An dra-he ya da-heul** : Ça vient après ; **Hag an arc'hant zo lakad an diaoul partoud, med bremañ n'é ket an arc'hant, ya da-heul ma peus c'hoant, med ar petrol an-hini zo deut da ve an diaoul !** : L'argent met le diable partout, mais maintenant ce n'est pas l'argent, ça vient après si tu veux, mais c'est le pétrole qui est devenu le diable ! *(Pleiben)*
- **An eil da-heul heben** : L'une après l'autre ; **Mond a reent an eil da-heul heben** : Elles allaient l'une après l'autre *(Skrigneg)*
- **Be *udb.* d'e heul** : Traîner *qqchose* ; **Ar putoch so c'hwezh fall d'i heul** : Le putois traîne une sale odeur *(Poullaouen)*
- **Da-heul** : À suivre / En plus (de) ; **Set an dra-he ra deg-all da-heul** : Ça en fait donc dix autres à suivre *(Plouïe)* ; **Ha vije gwelloc'h dê 'vi(d) lann toud 'è p(a) vije un tamm yeot da-heul** : Et c'était meilleur pour eux que tout d'ajonc lorsqu'il y avait un peu d'herbe en plus *(Skrigneg)* ; **Telefonet na d'an hini oa klask kaviar 'è hag oa laret daoñ pe-naos evid kaoud mad « le caviar » é daw ev(añ) ur bann'h vodka da-heul** : Elle avait aussi téléphoné à celui qui cherchait du caviar et on lui a dit que pour trouver bon le caviar il faut le faire suivre d'un verre de vodka *(Skrigneg)*
- **Da-heul *ub.*** : À la suite de *qqn.* ; **Hag ar c'hure ba'r forn da-heul ar person** : Et le curé dans le four à la suite du vicaire *(Landelo)* ; **Ha n'ee ket hè da-heuilh (a)ha(n)on** : Et ils ne me suivaient pas *(Lokarn)* ; **Un ekip *football* zo beb sul ha vé kalz a dud d'ou heul, pé 'h eint mad pe n'eint ket !** : Il y a chaque dimanche une équipe de football et beaucoup de gens les suivent, qu'ils soient bons ou non ! *(Skrigneg)* ; **Derc'het hoñzh ba korn ar c'hrow, lesket ket hoñzh tond-mês da heuilh ar re-ell** : Gardez-la dans le coin de la crèche, ne la laissez pas sortir pour suivre les autres *(Lokarn)* ; **Friket nije 'nê, pugur ma renket 'h aretal ha reiñ plass dê ha oagn é treujiñ « kakakakakakak ! » seizh da-heul an tad hag ar vamm ! Re-wenn !** : Il les aurait écrasés, puisque j'ai dû m'arrêter et leur donner la place alors qu'ils traversaient « kakakakakakak ! » sept à la suite du père et de la mère ! Des blancs ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! A-bred hañ ! Ar re-vihen 'h ee da-heuilh ar re-vrassoc'h** : Oh ! Tôt hein ! Les petits suivaient les plus grands *(Berrien)*
- **Dond da-heul** : Suivre (en venant) ; **Me oan ket gouest da zond da-heuilh ar re-he da dap anê** : J'étais incapable de les suivre pour les attraper *(Plouïe)*
- **Mond da-heul (*ub.*)** : Suivre (*qqn.*) ; **Med ma'h eint toud da-heul ar sant** : Mais s'ils ont tous suivi le saint *(Landelo)* ; **Hag me oa choñj mond 'e da-heul** : Et je pensais aussi suivre *(Plonee)* ; **Ene ma ket gallet diskiñ mann e-bed, pugur oan ket kapat d'ond da heuilh ar re-ell !** : Là je ne pus rien apprendre, puisque je n'étais pas capable de suivre les autres ! *(Kallag)*
- **Mond da-heul ur plac'h** : Sortir avec une fille ; **Mi 'h a da-heuilh ur plac'h** : Je sors avec une fille *(Kergrist)*
- **'N-om heuilhañ** : Se suivre ; **Ar re-s(e) so koumoun bihen ha' 'n-om heuilh ba un hent ar mo(d)-s(e)** : Ce sont de petits nuages qui se suivent sur une voie comme ça *(Kleden)*

**HEUL / HEULIEN / HEUILHAÑ** ['hø:l] ['høljən] ['høʎə] : [***heulyaff*** XVIe] vb. ; Suivre
**Med heuilh res (a)naoñ ba toud ar pezh a ra ?** : Mais tu le suis dans tout ce qu'il fait *(Berrien)* ; **Pa vêr heuilhet mad** : Quand on est bien suivi *(Berrien)* ; **Ha het-ha-hed ga'n hent é heuliañ ar c'horbilhar** : Et tout le long du chemin suivant le corbillard *(Kergrist)* ; **Ka(v)et neus un devezh da heul treid ar c'hi** : Il n'a rien fait de sa journée (mot-à-mot : Il a trouvé une journée à suivre les pattes du chien) *(Plouïe)* ; **Mod-se (e)ta ar plac'h vïe liproc'h da heul he gwas, mod-se zigouee** : Et donc comme ça la femme était plus libre de suivre son homme, c'est comme ça que ça se passait *(Berrien)* ; **Oh ! Goulskoude me zo bet 'heul an dornéres ha-toud** : Oh ! Pourtant j'ai suivi la batteuse et tout *(Pleiben)* ; **(A)boe on grefet n'añw ket kin, n'on ket kapat da heulien kin ur sossiete d'ond e**

**vakeñchou** : Je ne vais plus depuis que je suis greffée, je ne suis plus capable de suivre une société pour aller en vacances *(Skrigneg)* ; **Goûd a reegn heuilh an ton !** : Ils savent suivre le rythme ! *(Plourac'h)* ; **Sete meus choukouret (a)naoñ ha heuilh an dra-he het-ha-hed hañ, me oa *A + B* ahe deus pe-naos vé gwraet** : Je l'ai donc aidé et suivi ça tout du long hein, j'étais A + B là de comment on faisait *(Skrigneg)* ; **An heñi ne oa ket kapat da heuilh ba'r skol, da zond mad, vij(e) ket kasset ga'r skolêr d'an egzamin** : Celui qui n'était pas capable de suivre à l'école, de bien réussir, l'instituteur ne l'envoyait pas à l'examen *(Lokarn)* ; **Med dram se gomprenon ket mad walc'h pe-sort mod, meus ket bet heuilhet libr walc'h pe-naos oa kont ga'r re-he** : Mais c'est pour ça que je ne comprends pas bien de quelle manière, je n'ai pas franchement suivi ce qu'il en était avec ceux-là *(Plouïe)* ; **Pa vije gwraet ga an treñch a vije lak(et) ur lass hir wichou hag un tamm koat ba peb penn ha sell vije heuilhet ar lass, sell neuhe vijent war-eñwn** : Lorsqu'on utilisait la houe, on mettait parfois un long lacet et un bout de bois à chaque bout et on suivait le lacet, elles étaient donc droites *(Skrigneg)*

**HEURTAD** [(h)œrtəd-t] : [***heurtad*** 1732] n.f. ; Poussée / Bon moment (une paye)

**Med (a-)benn oan bet un heurtad me oa krog d'en-om zibrouilh** : Mais dès que j'avais été un bon moment je commençais à me débrouiller *(Skrigneg)* ; **Pad un heurtad na ramplass(et) Louï, med n'ee ket-hi ken pell (e)vel 'h ee Louï** : Elle avait remplacé Louis pendant un bon moment, mais elle n'allait pas si loin que Louis allait *(Kleden)*

**HEURTAÑ / HEURTAL / HEURTEN** ['hørtə] ['hœrtəl] ['hœrtən] : [***heurtaff*** 1499] vb. ; Pousser / Chasser (souche) / Cogner

**Blam(e)d dèi da gaoud krog da heurtal 'naoñ** : Afin qu'elle ait prise pour le pousser *(Skrigneg)* ; **Da heurt anaoñ a-dreñw war ar c'hulier ha neuhe hañw heurt ga e rer** : Pour le pousser vers l'arrière sur l'avaloir, et donc il pousse avec son cul *(Skrigneg)* ; **Ha vise pilet ar garg, vise heurtet war'nèi da goueo, blam d'ond da gerc'had an (hi)ni-all** : Quand on renversait le chargement, on la poussait pour qu'elle tombe, afin d'aller chercher l'autre *(Berrien)* ; **Hè heurte ar plous, d'an tan da ze(v)iñ ha (e)vid pass touch d'an heñi-all** : Ils poussaient la paille, pour que le feu brûle et pour ne pas toucher l'autre *(Speied)* ; **Ar c'hazh-porn oa da heurtal ar chouchou ha da chech an ar dreñw ma vïe daw ober** : La curette servait à chasser les souches et de tirer la charrue en arrière si on devait faire *(Berrien)* ; **Pa vije troc'het ed hemañ a heurte (a)nê tond a-goste hag un' vije war-lerc'h goude-se ga ar valz neu'n** : Lorsqu'on coupait le coupait le blé ça le poussait en allant en biais et ensuite il y en avait un derrière muni alors d'une faucille *(Berrien)* ; **Ha houp ! Pugur ar ouest oa heurtal partoud** : Et houp ! Puisque la boîte cognait partout *(An Uhelgoat)* ; **Hag ar poues sañset da zelc'hen an noñr ha pa heurten war an noñr un tamm, ah beñ hezh a ruse 'è, pudur oa war ar pleñch(o)d !** : Et le poids était censé tenir la porte et lorsque je poussais un peu sur la porte, ah ben il traînait également, puisque c'était sur le plancher ! *(Skrigneg)* ; **Ar flist(r)éres oa ur machin *genre* plastik a vije hag a oa 'vel un duellenn e-barzh hag ur machin da heurten ahe hag a flist(r)e mo(d)-se** : La seringue, c'était une machine genre en plastique et il y avait à l'intérieur comme un conduit et un machin pour pousser et ça giclait comme ça *(Skrigneg)*

**HI / HEI** [hi] [hej] : [vx. br. ***hi***] pron. pers. 3e pers. sing. f. ; Elle **/ -hi / -hei** précise le genre pour le verbe (ex. **oa-h(e)i** [waj] [wa'hi] [wa'hɛj]**, é-h(e)i** [ej] [e'hi] [e'hɛj] ...) (cf. **HE / HI**)

**Tad-hi oa prisoniad hag he mamm oa klañw** : Son père à elle était prisonnier et sa mère était morte *(Plourac'h)* ; **Med deuh ar mod meus klêt é-hi bet torret war-lerc'h ar bresel** : Mais d'après ce que j'ai entendu elle fut cassée après la guerre *(Landelo)* ; **Oy ! Ma voa-hi ket fatiket an heñi-gozh, paotr-powr, an taol ! Hag an heñi-kozh...** : Oy ! Si la vieille n'avait pas défailli, mon pauvre, le coup ! Et le vieux... *(Plonee)* ; **Kabestet é-hi gad ur gwas** : Un homme lui a mis le grappin dessus (elle est enceinte) *(Plouïe)* ; **Hei d'ar gampr, pé 'h ee-hi ba'r gampr hei troñchañ he liñser hag hañw oa tomm** : Elle va à la chambre, lorsqu'elle alla dans la chambre elle retroussa le drap, il était chaud *(Kolloreg)* ; **Ar merc'h yowank neuhe pé oa-hi (é) hond d'o(be)r ga e baotr (e)vid ar wech kentañ ha oa an tamm kaoutchou oa-hè é hond da lak war ar penn ha koueet an ado bras war ar pouejou !** : Donc la jeune femme lorsqu'elle s'apprêtait à faire avec son gars pour la première fois et ils étaient en train de mettre le bout de caoutchouc sur le bout et la grande aiguille de tomber sur les poids ! *(Karais)* ; **Kass oè-hi d'ar galïou ha noa bet hi bugel ba'r galïou** : Elle fut envoyée aux galères et elle eut son enfant dans les galères *(Kergrist)* ; **Gis oa-hi torriñ koat ene d'ober tan hag neus laret din mond ba'n ti ha neus diskouêt din (e)vid deg liur** : Vu qu'elle y cassait du bois pour faire du feu elle m'a dit d'aller dans la maison et elle m'a montré pour dix francs *(Sant-Hern)*

**HIGENN** [(h)'iːɟən] [(h)'iːgən] : [***iguenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [(h)i'ɟɛnu] [(h)i'gɛnu]) ; Hameçon / *qqn.* de Taquin

**HIGENNEREZH** [(h)iɟə'nɛ̀ːrəz-s] : [***higennerez*** 1983] n.m. ; Sottises / Tours

**An dra-he zo higennerezh !** : Ce sont des sottises *(Berrien)*

**HIGOLENN / HEGOR'NN** [i'goːlən] [e'goːrn] : [gaul. ***acaunum*** ; vx. br. ***ocoloin*** ; ***hygolen*** 1464] n.f. ; Pierre à affûter

✗ *m. comp.* : ***men-higolenn***

**HIJAL** ['hĩːʒəl] : vb. ; Secouer / S'envoler (cf. **HEJAÑ**)

**HIJÉRES** [hi'ʒeːrəz-s] : n.f. ; Secoueur (machine) (cf. **HEJÉRES**)

**HIK** [ig-k] : [***ic*** 1499] n.m. ; Hoquet

- **An hik a gresk d'ar bihannig / Hag a gass ar re-gozh d'ar marw-mik** : Le hoquet fait grandir le petiot / Et fait mourir les vieux *(Plouïe)*

**HINI / HENI / HANI / HEÑI / HAÑI** ['(h)ini] ['hi:(ni)] ['ni] ['(h)eni] ['(h)ãni] [(h)ẽj] [(h)ãj] : [***heny*** 1499] n. ; Celui / Le, la / (mien, tien, sien, etc. **ma heñi, da heñi, e heñi**, etc.) / & Du / De, suivi d'un qualificatif (pour de l'alcool surtout) (**bann'h hini melen** : verre de jaune (pastis))

**Ah ! Hemañ é ma hini !** : Ah ! Il est à moi ! *(Plonee)* ; **O heñi vise ar gwellañ ataw** : C'était toujours le leur le meilleur *(Plouïe)* ; **E heñi vé ar gwellañ 'taw** : C'est toujours le sien le meilleur *(Plouïe)* ; **An heñi zo ar c'hreñwañ** : Le plus fort *(Plouïe)* ; **Ma hi'-me** ['hime] **oa bet ha da hin'-t(e)** ['hint] **oa bet 'è** : La mienne avait été et la tienne également *(Skrigneg)* ; **Oy ! Ma voa-hi ket fatiket an heñi-gozh, paotr-powr, an taol ! Hag an heñi-kozh...** : Oy ! Si la vieille n'avait pas défailli, mon pauvre, le coup ! Et le vieux... *(Plonee)* ; **Ar fallañ heñi zo ba'r barres ha neus ka(v)et ma mab** : Il a fallu que mon fils trouve la pire de la commune *(Plouïe)* ; **Ur bann'ig hini melen da zigrastrañ ma gourlañgnenn** : Un petit verre de jaune pour me décrasser le gosier *(Ar Fouillez)* ; **An heñi zu** : La noire *(Plouïe)* ; **Ha vise pilet ar garg, vise heurtet war'nèi da goueo, blam d'ond da gerc'had an (hi)ni-all** : Quand on renversait la charge, on la poussait pour qu'elle tombe, afin d'aller chercher l'autre *(Berrien)* ; **C'hwi ra ga ma heñi a-walc'h !** : Tu fais bien avec la mienne ! *(Sant-Hern)* ; **Sete pé voa degoueet ene an heñi goshañ** : Donc lorsque la plus vieille arriva *(Plonee)*

- **An diveañ hini** : Le (/la) dernier (-ère) ; **An diveañ hi' oa hezh ha goude meus ket bet gwraet !** : C'était la dernière (maison) et après je n'ai pas (plus) fait ! *(Skrigneg)* ; **Ha an diveañ hi' meus gwel(et) o(be)r a oa barzh ti Marianna Masson barzh Pellen** : Et la dernière que j'ai vu faire, c'était chez Marianne Masson au Pellen *(Skrigneg)*
- **An dra-mañ an-heñi é ?!** : Ah ben c'est comme ça ?! ; **An dra-mañ an-heñi é ?! Ah beñ me e-gis-se 'h a da reñkañ o draou d'ar re-se !** : Ah ben c'est comme ça ?! Eh ben moi là je vais leur régler leurs affaires à ceux-là ! *(Sant-Hern)*
- **An heñi-all** : L'autre ; **An heñi-all oa o chom ba Sant-Wazheg en-dro da Gastell-Ruffel** : L'autre habitait à Saint-Goazec autour de Castel-Ruffel *(Landelo)*
- **An hini bihen / An hini vihen** : Le p'tit / La p'tite ; **Hag an hi(n)i vihen neus prenet ur botou** : Et la p'tite a acheté une paire de bottes *(Skrigneg)* ; **Memes an (hi)ni vihen na kollet hi bilhed a zeg deja !** : Même la p'tite avait déjà perdu son billet de dix ! *(Skrigneg)*
- **An heñi bouar** : Le verre (à boire) gratuit ; **Kaoud a ree mad an heñi bouar** : Il trouvait bon le verre gratuit *(An Uhelgoat)*
- **An heñi-dru** : Le gras (viande) ; **Matresse ma vije re sallet ! Ar bevin dape mïoc'h holen, med an heñi dru dape ket keme(n)t !** : Peut-être si elle était trop salée ! Le maigre s'imbibait de plus de sel, mais le gras pas autant ! *(Berrien)*
- **An hini tew** : La partie grasse (du lait au barattage) ; **Pa rees ga'r l(o)a-bod war 'r bodes a teu an hi(ni) tew toud ganes, sell goude chome ket kalz tra, se oa laezh digoènet 'è** : Lorsque tu utilises la louche sur la bassine, tu obtiens tout la partie grasse, donc ensuite il ne restait pas grand-chose, ça c'était aussi du lait écrémé *(Skrigneg)*
- **An-heñi + *vb.* / An-hini + *vb.*** : Que (forme d'insistance) ; **Med un ano an-heñi oa** : Mais c'était bien un nom (mot-à-mot : Mais un nom que c'était) *(Plouïe)* ; **N'é ket me 'n-hi(ni) ray** : Ce n'est pas moi que fera *(Lannedern)* ; **An dra-he é an-heñi é daw kompren** : C'est ça qu'il faut comprendre *(Lannedern)* ; **Ar c'hein an-heñi vije ar gwashañ toud** : C'est pour le dos que c'était le pire de tout *(Plouïe)* ; **Ya, go(ude)-se 'n-heñi vegn livet ato !** : Oui, c'est toujours ensuite qu'on les teint (les bas) ! *(Kolloreg)* ; **Matrehe un de (e)ma me 'n-hi' 'o evañ ba e werenn !** : Peut-être qu'un jour, ce sera moi qui boirai dans son verre ! *(Skrigneg)* ; **Neuhe 'n-hi(ni) dourlonkes ha neuh(e) teu ar pas dit** : C'est alors que tu avales avec difficulté et que tu commences à tousser *(Skrigneg)* ; **Se zo kaos, neuhe d'ar poent-se 'n-hi' oa aet ma zad-kozh d'ar bourk** : C'est pourquoi, c'est alors à cette époque que mon grand-père alla au bourg *(Skrigneg)* ; **Med pass ar bla(v)ezh-te, ar bla(v)ezh war-lerc'h ko(s)imant-sur an-heñi oan aet da neuhe !** : Mais pas cette année-là, je suis quasiment certaine que j'étais alors allée l'année suivante *(Plouïe)* ; **Hag hezh neuhe 'n-heñi vé laret oa-hañw un dèn chintil-tre hag oa ket voien da gaoud gwelloc'h** : Et c'est de lui qu'on disait qu'il était très gentil et qu'on ne pouvait avoir mieux *(Landelo)* ; **Med gavotenn ar Poher ne ouïon ket petra (a)n-hini é** : Mais la gavotte du Poher je ne sais pas ce que c'est *(Plourac'h)* ; **Ba'r c'hollej an-heñi é** : C'est au collège qu'il est *(Plouïe)* ; **Ya ha an dra-he 'n-hin(i) é 'n-(hi)ni vé ar mïañ boan !** : Oui et c'est ça qui est le plus pénible ! *(Skrigneg)* ; **Ha da Vrest an-heñi oa choñjal mond pugur na ur c'hoar ene deja** : Et c'était à Brest qu'elle avait dans l'idée d'aller puisqu'elle y avait déjà une sœur *(Berrien)* ; **Ar c'ha(rr)di-plous an-heñi oa de(v)et** : Ce fut la remise en chaume qui fut brûlée *(Speied)* ; **Med war hent Sant-Riwal 'n-(hi)ni oa passeet e-hun (a)taw** : Mais c'était sur la route de Saint-Rivoal qu'il passa seul *(Berrien)* ; **Ha ma merc'h 'n-(hi)ni oa rôet, p(a) oa rôet ar gassetenn dèi oa sort e-bed warni** : C'est ma fille à qui on avait donné, lorsqu'on lui avait donné la cassette elle ne contenait rien *(Skrigneg)* ; **Klasket vije, meus choñj ba'r parkeier pe war ar c'hleuñ, med meus ket joñj pe-re 'n-heñi a dape** : On cherchait, je me rappelle dans les champs ou sur le talus, mais je ne rappelle pas lesquels c'était qu'on prenait *(Plouïe)* ; **Ah ya bon ! An dra-he 'n-hin' oa...** : Ah oui bon ! C'était ça... *(Skrigneg)* ; **Ya !!! An dra-he 'n-hin' oa !** : Oui !!! C'était bien ça ! *(Skrigneg)* ; **Gouel ar re-benvidig mechañs 'n-heñi oa pigur vis(e) kalz arc'hant !** : C'était certainement la fête des riches (la saint-Michel) puisqu'il y avait beaucoup d'argent ! *(Sant-Wazheg)* ; **Hag ar mod-se 'n-heñi namp komañset 'had aval-douar** : C'est comme ça que nous avons commencé à semer les pommes de terres *(Sant-Wazheg)* ; **Direkteur ar c'hooperativ 'n-heñi nôa bet kredet ba ennomp ha nôa fiet fourniss aval-douar domp** : C'est le directeur de la coopérative qui avait cru en nous et fait confiance pour nous fournir des pommes de terres *(Sant-Wazheg)* ; **Dac'h p(e)-lec'h 'n-heñi oa-heñw 'n-heñi vïe 'tond ?** : D'où est-ce qu'il venait ? *(Sant-Wazheg)* ; **Ya, ar *matière grasse* 'n-hin(i) a gonte ! War hezh vije pêet ar laezh, ar c'halite vije** : Oui, c'est la matière grasse qui comptait ! C'était sur elle qu'on payait le lait, c'était la

qualité *(Karnod)* ; **Ha heñ 'n-heñi nïe 'naoñ deuh an abard'hê pé vije echu ar skol, heñ oa puniss(et) !** : Et celui qu'il l'avait en fin de journée lorsque l'école était finie était puni ! *(Poullaouen)* ; **Ha koulskoud(e) ar mod a ma kontet d'ar re-m(añ) 'n-hi' oa gwir hañ ! Me(d) renket ma treiñ ma c'haos c'hoazh** : Et pourtant c'est la manière dont je leur avais raconté qui était vrai hein ! Mais il avait encore fallu que je tourne mon propos *(Skrigneg)*

- **Ar c'hentañ heñi** : Le premier ; **Me é ar c'hentañ heñi a peus enterrojet ba Speied ? Ha neu'n 'n heñi divèoñ ?** : Je suis le premier que tu as interrogé à Spézet ? Et alors le dernier ? *(Speied)*
- **Ar memes-heñi** : Le même ; **Nôa ket droad ar memes-heñi dé dap(ed) an dour bemde** : Le même n'avait pas le droit de prendre l'eau quotidiennement *(Sant-Wazheg)*
- **Gwraet peus an hini vad** : Tu as bien fait ; **Me(d) ahe pa gwraet an hi(ni) vad !** : Mais là tu avais bien fait !
- **Heñi e-bed** : Aucun ; **Meus ket-me gwelet chetañ hini e-bed maes gwech e-bed** : Moi je n'en ai jamais vu aucun se faire jeter dehors *(Plouïe)* ; **Med n'eus ket heñi e-bed ha ve ket kontant** : Mais il n'y en a aucun qui ne soit pas satisfait *(Plouïe)* ; **Me meus un nizhes ha neus tri (a) vugwal, diw verc'h hag ur mab ha heñi e-bed anê zo demeit** : Moi j'ai une nièce qui a trois enfants, deux filles et un fils, et aucun d'entre eux n'est fiancé *(Plouïe)* ; **Ma ket klêt hini (e-)bed (a)nê ha lared oa bet inouet** : Je n'entendis aucun d'entre dire qu'il s'était ennuyé *(Skrigneg)* ; **Ouïe ket 'e, hin(i) e-bed 'nê ouïe** : Il ne savait pas non-plus, aucun d'eux ne savait *(Skrigneg)*
- **Heñi-ha-heñi** : Un à un / Un par un ; **Ar re oa ba'n dro am(añ), ar re-s(e) vise daw troc'hañ (a)nê hañi-ha-hañi 'è deja** : Ceux qui étaient autours ici, il fallait aussi déjà les couper un à un *(Kareis)* ; **Hemañ oa ar c'houfr hag a deus ar c'houfr neu'n oa un daol ha houzh tàè ar mo(d)-s(e) 'ta ! Ha am(añ) vis(e) an dud ha lakègn ar savellenn, heñi-ha-heñi oagn hag e lakègn 'nê war 'r c'houfr** : C'était la batteuse, il y avait alors une table contre la batteuse et elle venait comme ça, tiens ! Et les gens étaient ici et mettaient le faisceau, ils étaient un par un et ils les mettaient sur le coffre à battre *(Karais)*
- **Heñi-kozh** : Vieux (mari, compagnon) / **Heñi-gozh** : Vieille (femme, compagne) ; **'Vel an heñi-gozh oa ba Kergo** : Comme la vieille qui était à Kergo *(Kleden)* ; **Hag an heñi-gozh oa bet kerc'h(ad) bar(a)** : Et la vieille alla chercher du pain *(Landelo)* ; **Sete Yann na tapet an niñsel ahe ha rôet un droiad d'an hin'-gozh ha hemañ, houzoh walc'h, aet an niñsel gantoñ sete pet(r)a larche daoñ ?** : Yann a donc là pris le drap et tiré un coup avec la vieille et lui, vous savez bien, il a dérobé le drap, donc qu'est-ce qu'il lui dirait ? *(Skrigneg)*
- **Hini pe hini** : L'un ou l'autre ; **An dour, pa teue-maes, a'h ee da goueo war hin(i) pe hi(ni) !** : L'eau, lorsqu'elle sortait, allait tomber sur l'un ou l'autre *(Skrigneg)*
- **Hini pe hini a** : L'un ou l'autre d'entre ; **Red ho dec'h 'ha, ma vaotred, hin(i) pe hi(n)i (a)han(o)h, klask ur vicher-all 'è, kar amañ hin ket gouest da (v)oueta 'han(o)h !** : Il va vous falloir ma foi, mes garçons, l'un ou l'autre d'entre vous, chercher un autre métier aussi, car ici je ne serai plus capable de vous nourrir ! *(Skrigneg)*
- **Kement hini zo anê** : Tous autant qu'ils sont (/ toutes autant qu'elles sont) ; **Me oan ket dougéres ! Ha toud ar re-all a oa prest da zoiñ ! Kement hi(ni) zo 'nê ! Eh ya... Ha pet(r)a neuhe ?!** : Je n'étais pas enceinte ! Et toutes les autres étaient prêtes à pondre ! Toutes autant qu'elles sont ! Eh oui... Eh alors quoi ?! *(Skrigneg)*
- **Meur a hini** : Plusieurs (personnes) ; **Med meur a hi' zo bet digoueet an dra-he gantoñ hañ !** : Mais c'est arrivé à plusieurs hein ! *(Skrigneg)*
- **N'eus hini re e-bed** : Il n'y a personne en trop ; **Oh ! Mad é memes-tra ! N'eus hi' re e-bed goude zo tri bugel, plass so !** : Oh ! C'est bon quand-même ! Il n'y personne en trop quand bien-même il y a trois enfants, il y a de la place ! *(Skrigneg)*
- **Pep-hini / Beb-hañi / ... /** : Chacun ; **Med ràet vise un tamm da bep-heñi** : Mais on donnait un peu à chacun *(Plouïe)* ; **Ar moc'h bihan, ar re-he nise pep hini e vronn** : Les petits cochons, ils ont chacun leur mamelle *(An Uhelgoat)*
- **Pe-sort heñi** : Lequel / Laquelle ; **Bon, pe-sort heñi 'ho ba digentañ 'ho ?** : Bon, lequel commence ? *(Poullaouen)*
- **Un heñi tok-hir** : Un riche (avec un long chapeau, XIX^e^ début XX^e^ Siècle) *(Plouïe)*

**HINÏENNOU / HANÏENNOU** [ini'ɛnu] [ɑ̃ni'ɛnu] : [***hinyennou*** 1732] n. pl. ; Certains

**Be oa hinïennou deusoute ha' ouïe brezhoneg** : Certains d'entre eux connaissaient le breton *(Plouïe)* ; **Hinïennou-all teue deuh lec'h-all 'è, med pass kalz...** : Certains autres venaient également d'ailleurs, mais pas beaucoup... *(Skrigneg)* ; **Be zo bet hinïennou c'hoazh ar mo(d)-se** : Il y en a encore certains comme ça *(Skrigneg)* ; **N'eint ket interesset... Ah ! Hanïennou zo, med n'eint ket stank (a)nê !** : Ils ne sont pas intéressés... Ah ! Il y en a certains, mais ils ne sont pas nombreux ! *(Poullaouen)* ; **Be oa hinïennou ha' oa 'labour(a)d o zïegechou** : Il y en avait certains qui travaillaient leurs fermes *(Lannedern)*

**HINKANAÑ** [(h)iŋ'kɑ̃:nə] : [***hinkaneal*** 1890] vb. ; Piocher (marcher mal, un défaut de marche pour un cheval ou une jument, les sabots tournés vers l'intérieur)

**Hinkan a ra ar jô en-ur vale** : Le cheval va l'amble *(Plouïe)* ; **Bale fall, hinkan a ra** : Il marche mal, il pioche *(Plouïe)*

**HINKANE** [(h)iŋ'kɑ̃:nə] : [***hacane*** XVI^e^] ad. ; Qui pioche

**Gad he marc'h hinkane** : Avec son cheval qui pioche *(An Uhelgoat)*

**HINKIN** ['iŋkən] : [***hincqinn*** 1732] n.m. (pl. **-iou** [iŋ'kinju]) ; Fuseau (filage)

**Ah ya, ar re-goshañ toud ree toud ga'n hinkin, med goude-se oa deut kirri da neziñ ha oa kalz aessoc'h !** : Ah oui, les plus anciens faisaient tout au fuseau, mais ensuite les rouets sont apparus et ce fut plus facile ! *(Ar*

*Fouillez)* ; **Ha vije kass(e)t da neziñ, un' gozh bennag ouïe neziñ, lod a ree gad ar mikanik ha lod-all a ree ga'n hinkin 'è !** : Et on envoyait filer, une vieille quelconque savait filer, certains faisaient à la machine et d'autres également au fuseau ! *(Ar Fouillez)*

**HINKIN-HOUARN** [i(ŋ)kə'nu:rn] : [***(h)inkin-houarn*** 1992] n.m. ; Entonnoir

**Ya, an trokar oa 'vel un hinkin-houarn hag ur boentenn barzh, set(e) ar boentenn antree d'o(be)r un toull** : Oui, le trocart était comme un entonnoir contenant une pointe, la pointe pénétrait donc pour faire un trou *(Skrigneg)* ; **Hag ar jistr-te neuhe pé vije net ba'h ar bessel, a laron dit ahe his-se, ar varrikenn oa tal-kichenn ga ur pezh hinkin-hou(a)rn hag a vije laket war ar varrikenn !** : Et alors ce cidre lorsqu'il était net dans le récipient, te dis-je là, la barrique était à côté avec un énorme entonnoir que l'on mettait sur la barrique *(Skrigneg)*

**HINKON** ['hi(ŋ)kɔ̃n] : n.m. (pl. **-ed** [hiŋ'kɔ̃:nəd-t]) ; Roublard

**Diwall deus hezh ! Hezh so un hinkon !** : Fais gaffe à lui ! C'est un roublard ! *(Skrigneg)* ; **Diwall deuh ar re-he, ar re-h(e) so hinkoned !** : Fais gaffe à eux, ce sont des roublards ! *(Skrigneg)* ; **Hag un hikon ? N'ouzes ket pet(r)a é un hikon ?** : Et un roublard ? Tu ne sais pas ce qu'est un roublard ? *(Skrigneg)*

**HIÑVIS** ['hĩ:vəs] : [***hiffuis*** 1499] n.f. ; Chemise (de femme)

**Troñset lostenn hi hiñvis** : Sa queue de chemise retroussée *(Poullaouen)* ; **Un hiñvis hag un tamm bragou matre'n vis(e) ga(n)te 'è, me(d) pass gwisket mad** : Une chemise (de femme) et elles portaient aussi peut-être un petit pantalon, mais pas bien vêtues *(Kareis)*

**HIR** [hi:r] : [gaul. ***siro-*** ; vx. br. ***hir***] ad. ; Long (-ue) / & Loin

**Hir é e varw** : Sa barbe est longue *(Plonee)* ; **Ur bale hir** : Un pas long *(Plouïe)* ; **Kammadou hir** : De longues enjambées *(Plouïe)* ; **Boñ ! Brem(añ) a'h añw hirroc'h !** : Bon ! Maintenant je vais plus loin (changer d'endroit) ! *(Skrigneg)* ; **Ur vantell hir ha' ruse an douar kasimant** : Un long manteau qui traînait quasiment parterre *(An Uhelgoat)* ; **D'ar mare-se vé ar hirrañ-toud an de** : Le jour le plus long est à cette époque-là *(Plouïe)* ; **N'eus ket gwal hir amzer so** : Il n'y a pas bien longtemps *(An Uhelgoat)* ; **Oh ya ! Hir é memes-tra ! Poent d'an amzer domm dond !** : Oh oui ! C'est long quand-même ! Il est temps que le temps chaud revienne ! *(Ponvel)* ; **Ha vise gwraet un tamm bihen hirroc'h daoñ** : Et on le faisait un peu plus long *(Plouïe)* ; **Med a-wechou teue hir-mat hañw** : Mais parfois il devenait très long *(Plouïe)* ; **Hir é amañ da Landelo, petram da Bleiben...** : C'est long d'ici jusqu'à Landeleau, ou-bien à Pleyben... *(Plonee)* ; **Med an dra-he oa padet hirroc'h (e)vid mo kontet dec'h ahe pegur, sur a-walc'h, oa padet ar labour-se un eur pe un eur-hanter** : Mais ça a duré plus longtemps que ce que je vous aurais raconté là, puisque, ce travail a sûrement dû durer une heure une heure-et-demi *(Plouïe)* ; **Ar bern plous oa bras, hir hañw, ya** : Le tas de paille était grand, il était long oui *(Plouïe)* ; **Ya, pigur ar merc'hed gwech-all, ar beïsantésed beñ nije blew hir (a)blamour da lak o c'hoef** : Oui, puisque les femmes autrefois, les paysannes ben avaient les cheveux longs pour mettre leur coiffe *(Berrien)* ; **Tiwoull ar saout vije c'hoarïet d'ar mïañ pugur vije hir an amzer hag inouet vijemp ga'r saout** : C'était garder les vaches qu'on jouait le plus puisque le temps était long et que les vaches nous ennuyaient *(Skrigneg)* ; **Ar gouent oa c'hoazh kajimant ur c'hilometr hirroc'h goud(e) ha diskenn hent Bolazeg** : Le couvent était encore quasiment un kilomètre plus long après que tu avais descendu la route de Bolazeg *(Skrigneg)* ; **Re hir a vefe da gonto doc'h ma faotrig bihen !** : Ce serait trop long à vous raconter mon petit ! *(Lokered)* ; **Ah n'eemp ket hirroc'h** : Ah nous n'allions pas plus loin *(Kergloff)*

- **An hirrañ ma vé gallet** : Le plus loin possible ; **N'eus ket gwraet (ne)med tapañ hemañ, 'houzoh walc'h ha sklapal hemañ neuhe ! Pah ! Hirrañ ma neus gallet !** : Il n'a fait que le prendre, vous savez bien, et le jeter alors ! Pah ! Le plus loin possible ! *(Skrigneg)*
- **Da hirrañ** : Au plus long ; **Vïe troc'het o lost dê, a-peu-prè keid-se, da hirrañ mo(d)-se !** : On leur coupait la queue, à-peu-près de, au plus long comme ça *(Skrigneg)*
- **Gwerenn-lost-hir** : Verre à pied ; **Grannoc'h ba'h ur werenn-lost-hir kentoc'h 'vid reiñ daoñ ba'h ur werenn-moutard !** : C'était plus distingué dans un verre à pied que de lui donner dans un verre à moutarde *(Skrigneg)* ; **Oa grannoc'h dèi reiñ daoñ ur werenn-lost-hir** : C'était plus distingué pour elle de lui donner un verre à pied *(Skrigneg)*
- **Hir vo an amzer (e)vidoun, vise laret gwech-all** : J'ai toute la vie, comme on disait autrefois *(Berrien)*
- **Kavoud hir an amzer** : Trouver le temps long ; **Me ga'o hir an amzer !** : Je trouverai le temps long ! *(Plourac'h)* ; **Inouet é an heñi a gav hir an amzer** : Est ennuyé celui qui trouve le temps long *(Plouïe)* ; **Sell heus ket ka(v)et hir an amzer 'ha !** : Ma foi tu n'as donc pas trouvé le temps long ! *(Skrigneg)* ; **Ah ! Me blije ket an dra-he diñ ! Hir a ga(v)en an amzer** : Ah ! Ça ne me plaisait pas ! Je trouvais le temps long *(Skrigneg)*
- **Teod hir / Ha dorn berr** : Longue langue / Et main courte (c-à-d. Il parle beaucoup, mais il donne peu) *(Plouïe)*
- **Un heñi tok-hir** : Un riche (avec un long chapeau, XIXe début XXe Siècle) *(Plouïe)*

**HIRAMZER** [hir'ɑ̃mzər] : [***hirr-amser*** 1732] n.m. ; Long temps

- **Dre-hiramzer** : À force de temps / À la longue ; **An dra-he dreuse ket, jome an dour, me(d) dre-hiramzer ar yeot a teu da hoñlo war ar poull** : Ça ne traversait pas, l'eau restait, mais à la longue l'herbe vient recouvrir la mare *(Brennilis)*

**HIRENTE** [(h)i'rɛnte] : [***hirentez*** 1944] n.f. ; Longueur

**Andenniñ pe despugn ar voenn deus an dow du, hirente ar vrec'h hag ar rastell** : Mettre en andains ou ramasser le foin des deux côtés, de la longueur du bras et du râteau *(Poullaouen)*

**HIRIO / HIRIOU / HIRW / HIRIW / HUDU / HERIO / HEDU** ['hirjo] ['hirju] ['hir(i)w] ['hy:dy] ['herjo] ['he:dy] : [***hiriou*** 1659] ad. ; Aujourd'hui (cf. : **FENOS**)

**Hudu (e)mañ braw** : Il fait beau aujourd'hui *(Kergrist)* ; **An amzer ar sec'hañ zo hirio** : C'est le temps le plus sec aujourd'hui *(Lannedern)* ; **Hi(r)w n'o ket abus(et) den (e-)bed ba'n amzer** : Aujourd'hui on ne gaspillera le temps de personne *(Laz)* ; **Hudu (e)mañ an de kentañ a vis-meurzh** : Aujourd'hui, c'est le premier mars *(Kergrist)* ; **Ya, hiriou** : Oui, aujourd'hui *(Lannedern)* ; **Mond a ra mad ? Braw é an amzer ? – Ya, hirio vo ket (a) hlô !** : Ça va bien ? Le temps est beau ? – Oui, il ne pleuvra pas aujourd'hui *(Lannedern)* ; **Med petra peus lennet hirw ? Vïe goull ganin benn teuen d'ar gêr ga'r saout** : Mais qu'est-ce que tu as lu aujourd'hui ? Qu'on me demandait lorsque je revenais à la maison avec les vaches *(Sant-Wazheg)*

- **An de-hudu** [de'hy:dy] [de'he:dy] **/ An de-hirw** [de'hirw] : Aujourd'hui (cf. **an de-fenoñs**) ; **An de-hudu ouïon ket pegeme(n)t so** : Aujourd'hui je ne sais pas combien il y en a *(Pluskelleg)* ; **'Plass mond d'o(be)r an deuvoariou ba'r gambr 'vel vé gwraet an de-hedu, me ga(v)e emsa mond da joukour ma zad pe mamm d'o(be)r un dra menneket 'vel vije emm d'o(be)r** : Au lieu d'aller faire ses devoirs dans la chambre comme on fait aujourd'hui, je préférais aller aider mon père ou ma mère à faire quelque chose selon les besoins *(Pluskelleg)*

**HIR-MA-HALL** [hiʳmə'hal] : ad. ; Aussi longtemps que je pourrai

**Mond a rin hir-ma-hall, keid vein lesket** : Je continuerai aussi longtemps que je pourrai, tant qu'on me laissera faire *(An Uhelgoat)*

**HIRRAAD** [hi'rɑ:d-t] : [***hirrahat*** 1632] vb. ; Allonger (*qqchose*) / (se) Rallonger

**Hirreet é ar gozhente** : La durée de vie est allongée *(Poullaouen)*

**HIRRE / HIR-REW** ['(h)i.re] [i'rɛw] : [***hirreo*** 1929] n.m. ; Onglée

**N'é ket bet tapet da vri ga'n hir-rew ?** : Tu n'as pas eu l'onglée au nez ? *(Skrigneg)* ; **Ya, an hirre 'h ee enne hag añjeluriou ha-traou war dowarn 'è, me meus bet deus-hè…** : Oui, ils (doigts) avaient l'onglée et des engelures et autres sur les mains également, moi j'en ai eu… *(Lokarn)* ; **Med egil(e)-all oa deut riw daoñ neuhe, pudur a laron dec'h oa ar gooñw oa ha oa aet an hir-rew ba i zoworn** : Mais l'autre commençait alors à avoir froid, puisque je vous dis que c'était l'hiver, qu'il était parti et qu'il avait l'onglée aux mains *(Skrigneg)*

**HIRVOAN** [hir'(v)wɑ̃:n] : [***hirvoan*** 1922] ad. & n.m. ; Oblong / Personne élancée (cf. **MOANADENN**)

**Hezh so un hirvoan** : C'est quelqu'un d'élancé *(Kolloreg)* ; **Daon ! Houzh so ur plac'h vraw hir'oan** : Diantre ! C'est une belle femme élancée *(Skrigneg)*

**HIRVOUDIÑ** [hir'vu:də] : [***hiruoudaff*** 1499] vb. ; S'ennuyer / Gémir

**Klêo an a(v)el 'hirvoudiñ ree owen din** : Entendre le vent gémir me faisait peur *(An Uhelgoat)*

**HIRVOUDUS** [hir'vu:dyz-s] : [***hiruoudus*** 1557] ad. ; Ennuyeux (-se)

**Hirvoudus é ar labour** : Le travail est ennuyeux *(Plouïe)*

**HISKOUGNAÑ** [his'ku.ɲə] : vb. ; Bouger / Remuer

✗ *syn.* : ***boujañ, difrekañ, fichal, fistoulad, remüiñ***

◆ Bouger ; **Duskun din 'ta paotr pe-lec'h heus poan ha 'h añw d'o(be)r un tamm hiskougnañ daoñ !** : Montre-moi donc mon gars où tu as mal et je vais la bouger un peu ! (la dent) *(Skrigneg)*

◆ Remuer ; **Me 'h a d'hiskougnañ da zant dit da wel(e)d** : Je vais remuer ta dent pour voir *(Skrigneg)*

**HO** [o] & **HOH** [oh] devant voyelle : [***ho*** 1499] pron. pers. 2ᵉ pers. plur. ; Votre (& / Ton dans la zone de vouvoiement exclusif) / Vos (& / Tes dans la zone de vouvoiement exclusif)

**Ha tennet ho pragou** : Et enlève ton pantalon *(Landelo)*

- **Hoh-hun** [o'hœn] [o'hyn] : (vous / & tu, *zone de vouvoiement exclusif*) Tout seul ; **C'hwi oa hoh-hun !** : Tu étais tout seul ! *(Plouïe)*
- **Ho-tiw** : Vous deux (au f.) / Toutes les deux
- **Ho-tow** : Vous deux / Tous les deux ; **Med teus ket da-hun 'ha ! Deut ho-tow !** : Mais ne viens pas seul ! Venez tous les deux ! *(Skrigneg)* ; **C'hwi oar ur bern traou ho-tow am(añ)** : Vous savez énormément de choses ici vous deux *(Kareis)*

**HO !** ['ho] : [***ho !*** 1931] imp ; Arrête ! (ordre donné à un cheval)

**Ho !** : Ho ! (arrête) *(Speied)* ; **Ho ! Hi ! Ale hi !** : Recule ! Hue ! Allez hue ! *(Skrigneg)* ; **Pé visent digoueet ba'r penn vê laret « Ho ! » dê** : Lorsqu'on arrivait au bout on leur disait « Ho ! » *(Plouïe)*

**HOC'H** [ox-h] : [vx. br. ***hoch***] n.m. ; Porc

✗ *syn.* : ***pe-moc'h*** ; & *cf.* : ***gwis, tourc'h***

**Sete ma hrev an dour pé dap an troad, a'h ee an hoc'h kuit ha red da chech en-dro** : Si la poche des eaux crève lorsqu'il attrape le pied, le cochon partait et il fallait tirer à nouveau *(Speied)*

**HOILHEN** ['ɔʎən] : [***haillon*** 1547] n.m. (pl. **-ed** [ɔ'ʎenəd-t]) ; Voyou (enfant) (cf. **ANDELL** ; **HAILHON** ; **LAMPON**)
**Hemañ zo un hoilhen** : C'est un voyou *(Plouïe)*

**HOLEN / HOR'N / HOUR'N** ['hoːlən] ['hɔːrn] ['huːrn] : [***holen*** 1499] n.m. ; (du) Sel
**Renket ar re-s(e) braw ha laket hour'n gante** : On les rangeait bien et on leur mettait du sel *(Ponvel)* ; **Blam se war-lerc'h oa deuet an hor'n, vis(e) lak(et) hor'n barzh** : C'est pour ça qu'ensuite le sel est apparu, on y incorporait du sel *(Kleden)* ; **Lak ar voutailhad-gwin neuhe war an daol ha lak an hor'n 'e !** : Mets alors la bouteille de vin sur la table, ainsi que le sel ! *(Skrigneg)* ; **Hanter-kant litrad ! Vije lakeet kig barzh da sallañ, lakeet holen tro-war-dro** : Cinquante litres ! On mettait la viande à l'intérieur à saler, on mettait du sel tout autour *(Skrigneg)* ; **Ha fissell(et) 'naoñ ferm, pak(et) naoñ mad ha lak(et) 'naoñ ba'r pelestr ba'n hor'n pad c'hwec'h deiezh ! Pass izhpenn !** : Et ficelé fermement, bien empaqueté et mis dans le saloir dans le sel pendant six jours ! Pas plus ! *(Kleden)* ; **Me(d) an dra-he zo 'vid lak un tamm hor(e)n 'è ba'h ar gontadennou !** : Mais c'est aussi pour mettre un peu de sel dans les contes ! *(Skrigneg)* ; **Soubenn, ma vé gwraet soubenn deus an dra-s(e)… Ha n'oa kemed ur bann'h dour, un neubeud greunennou holen barzh hag un tamm bar(a)-amann war-lerc'h, ahe oa toud !** : De la soupe, si on peut appeler ça de la soupe… Ce n'était qu'un peu d'eau, quelques grains de sel et un bout de pain beurre après, c'était là tout ! *(Kergloff)* ; **Eh beñ vije ket delc'het (ne)med an diw gosteenn ha vije sallet, vije laket ba penn-traoñ an ti ha vije laket ur machin-plous dindan hag ur liñsen ha vije laket ur c'houchad-holen neuhe** : Eh ben on ne gardait que les deux flancs et on salait, on mettait dans le bas de la maison et un machin de paille en dessous et un drap, on mettait alors une couche de sel *(Berrien)* ; **Matresse ma vije re sallet ! Ar bevin dape mïoc'h holen, med an heñi dru dape ket keme(n)t !** : Peut-être si elle était trop salée ! Le maigre s'imbibait de plus de sel, mais le gras pas autant ! *(Berrien)* ; **An depouilhou vïe laket ba'r pod-grê ha vïe laket un tamm hor'n gantoñ** : On mettait les dépouilles dans un charnier auquel on ajoute un peu de sel *(Kallag)*

- **Holen glas** : Du gros sel ; **Dour klouar, vïe lak(et) ed ha vïe mesket an dra-he ha laket holen glas ha goud(e)-se neuhe vïe leusket an dra-he da hoiñ da-beked an de war-lerc'h vintin** : De l'eau tiède, on mettait du blé et on mélangeait ça et on mettait du gros sel et alors ensuite on laissait ça fermenter jusqu'au lendemain matin *(Lokmarïa)*
- **Holen-gross** : Du gros sel ; **Eo ! Holen-gross vïe laket barzh 'ha !** : Si ! On mettait du gros sel ma foi ! *(Lokmarïa)* ; **Taped digantoñ ur sac'had holen-gross da sklapad war an teil 'n-ur o(be)r pateriou ha grimassou** : Il prit un sac de gros sel pour jeter sur le talus en faisant des paters et des grimaces *(An Uhelgoat)* ; **Hor'n-gross ah(e) gis-s(e) vis(e) streiet ba'r voenn dé 'h ampèch (a)naoñ dé chof(añ) ha dé zerc'h(añ) i *goût* daoñ un tamm bihen** : On versait du gros sel là comme ça dans le foin pour l'empêcher de chauffer et qu'il garde un petit peu son goût *(Kleden)*
- **Kemer an holen mad** : Bien s'imprégner du sel ; **Goude ar gostïennou neuhe, ur wech nïent kemeret an holen mad, vijent sa(v)et ha staget distribilh deus ar soliou ha goud(e) pa 'h ees d'o(be)r soubenn pe d'o(be)r patates, beñ vije trañchet un tamm** : Alors après les flancs, dès qu'ils s'étaient bien imprégnés de sel, on les levait et les attachait en suspens au plafond et après lorsque tu allais faire de la soupe ou faire des patates, ben tu tranchais un bout *(Berrien)*
- **Laket zo holen daoñ war e lon** : Le prix de sa bête est salé *(Plouïe)*

**HON / HOM / HOR** [ɔ̃n] [ɔ̃m] [ɔr] : [***ho*** 1499] pron. pers. 1ère pers. plur. ; Notre / Nos
**Nin zespune hor-re toud hor-hun !** : Nous ramassions toutes les nôtres nous-même *(Sant-Wazheg)* ; **Gourdrous ree (a)ha(no)mp blam lakemp re amann war hom bara du** : Il nous réprimandait parce qu'on mettait trop de beurre sur notre pain noir *(An Uhelgoat)* ; **Kàer mamp 'h o(be)r hom c'hont : « Daon ! 'N-om dromplet é 'hat ! Nonde… N'é ket possubl ! »** : Nous avions beau faire nos comptes : « Dam ! Il s'est trompé ma foi ! Non de… Ce n'est pas possible ! » *(Skrigneg)* ; **Ar rahed 'us d'hom venn ha logod ha beb-sort, ya !** : Les rats au-dessous de nos têtes, de souris et toute sorte, oui ! *(Skrigneg)* ; **Goud(e)-se oa rôet hom lein domp ga'r person pugur dam oamp bet 'kestal** : Ensuite le recteur nous donna notre dîner puisque nous étions allées quêter *(Plouïe)* ; **Nann, oa ket magadurezh, med memes-tra leizh mamp hom gov mamp memes-tra hañ !** : Non, ce n'était pas nutritif, mais nous avions tout de même le ventre plein hein ! *(Karnod)* ; **Hag me lar dit ha' oamp degiset, oa lak(et) ur wiskamant demp ha golôet oa hom zreid hag hom venn, vij(e) ket gwel(et) (ne)med hom dowlagad !** : Et je peux te dire que nous étions déguisés, on nous avait mis un uniforme et recouvert nos pieds et nos têtes, on ne voyait que nos yeux ! *(Skrigneg)* ; **Ga hon sud domp ha an tad, ar vamm, ar moeberésed, ahe vïe ket brezhoneg gross mod-se tamm e-bed heñ !** : Avec nos parents et le père, la mère, les tantes, là il n'y avait pas du tout de breton grossier comme ça hein *(Laz)* ; **Ha visemp nin é flastrañ ar re-he ga hon doworn** : Et nous les écrasions de nos mains *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Bep-heñi na tapet e irvênn hag a mamp koachet 'nèi deus hon dilhad deus ur mouchouer 'vel-mañ, am(añ) mamp debet nèi ar mod-se, plusk ha-toud** : Chacun avait pris son radis et nous l'avions dissimulé contre nos vêtements contre un mouchoir comme-ci, ici nous l'avions mangé comme ça, avec la peau *(Kergloff)*

**-HONT** ['hɔ̃n-t] : [vx. br. ***hont, ont***] ad. de localisation (espace & temps) ; Là(-bas)

- **A(ho)nt ar hi-(ho)nt** : Là-bas même ; **Un devezh-all oamp 'h o(be)r an aperitif ba'h ar skol a(ho)nt ar hi-(ho)nt ha oa deut dreñw 'e da 'h essañ fourr i vri da joukour aha(no)mp** : Un autre jour nous étions allés faire l'apéritif à l'école là-bas et il passa derrière pour essayer de fourrer son nez pour nous aider *(Skrigneg)*

- **Ba'r mareou-hont da 'r bla** : Dans ces périodes-ci de l'année ; **Set' an dra-m(añ) zigouee ba'r mareou-hont da 'r bla pé vis(e) had(et) an ed ha pé visemp é timinüiñ ar labour mod-all sè !** : Ça arrivait donc dans ces périodes-ci de l'année lorsqu'on semait les céréales et donc qu'on diminuait le travail autrement ! *(Speied)*
- **An dra-m(añ) hag an dra-(ho)n(t)** [ɑ̃n'drɑ̃magɑ̃n'drɑ̃n] : Ci et ça
- **An dra-hont** [ɑ̃n'drɑ̃n] : Ça / Cette chose-là ; **An dra-'nt meus ket kont(et) doc'h c'hoazh metre'n ?** : Je ne vous ai peut-être pas encore raconté ça ? *(Speied)* **An dra-h(e) vé lar(e)t, d(a) ur bern traou vé lar(e)t an dra-'nt, oh ! Da 'n dud vé lar(e)t 'è** : On dit ça, on dit ça d'énormément de choses, oh ! On dit ça aussi des gens *(Speied)*
- **Deuh an tu-mañ ha deuh an tu-hont** : D'ici et de là ; **Ha gad an dra-he neuhe memp ket komañset da-neuhe da 'n-om zibrouilhiñ ha da gaoud subvañsionou deuh ar c'hoñseilh jeneral, deuh an tu-m' ha deuh an tu-'nt !** : Et dès-lors avec ça nous avons commencé à nous débrouiller et à obtenir des subventions du conseil général, d'ici et de là ! *(Skrigneg)*
- **Dre zu-hont** [dre'zy:n] : Par chez (toi/vous) ; **Dre amañ vé laret « glô », dre zu-'nt vé laret « glaw » matresse...** : Par ici on dit « glô », par chez vous on dit peut-être « glaw »... *(Plouïe)*
- **Du-hont** ['dy:n] : Là-bas ; **Oa ket tal-kichenn amañ, an dra-he oa tre du-nt ba departamant Penn-ar-Bed, pell ahann** : C'était pas à côté d'ici, c'était par là-bas dans le département du Finistère, loin d'ici *(An Uhelgoat)* ; **Hag un tamm tok voa gwraet ga un tamm deuh ar c'hroc'hen voa da lakad war e bénn, memes-mod ar re-mañ zo ba'r *l'Afghanistan* du-hont c'hoazh** : Et un petit chapeau fait avec un bout de la peau pour mettre sur sa tête, un peu comme ceux de l'Afghanistan là-bas encore *(Plonee)*

**HOPADEG / GOPADEG** [ho'pɑ:dəg-k] [go'pɑ:dəg-k] : [***hopadek*** 1905] n.f. ; Braillements / Cris collectifs

**Oh ! Ahe zo gopadeg 'ha !** : Oh ! Là y a des braillements ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Gopadeg ya, pa vije kalz a dud à hopal** : Des cris collectifs, lorsque les gens criaient *(Skrigneg)* ; **Ma vije 'n dud 'n-om gannañ, daon ! A vije gopadeg sur 'ha !** : Si les gens se battaient, dam ! Ma foi il y avait certainement des braillements ! *(Skrigneg)*

**HOPADENN / GOPADENN** [ho'pɑ:dən] [go'pɑ:dən] : [***hopaden*** 1752] n.f. ; Cri (& pour appeler *qqn.*)

✗ *syn.* : ***argadenn, skrijadenn***

**Ur hopadenn** : Un cri *(Skrigneg)* ; **Lesket neus un hopadenn** : Il a lâché un cri *(Skrigneg)* ; **Un hopadenn, ur skrijadenn, les(ket) nôa un argadenn** : Un cri, un cri strident, il avait laissé échapper un cri épouvantable *(Laz)*

**HOPAL / GOPAL** ['hopəl] ['gɔpəl] : [***hoppal*** 1732] vb. ; Brailler / Crier (parler très fort) / Héler

✗ *syn.* : ***skrijal***

**Heñzh a hop** : Il crie *(Skrigneg)* ; **Hopal 'boues e benn** : Crier à tue-tête *(Laz)* ; **Paotr ar row a vije hopet ar mignañ war'naoñ** : On criait le plus sur celui qui tenait la grosse chaîne d'attelage *(An Uhelgoat)* ; **Setou Yann oa é hopal ba'r sac'h** : Yann gueulait donc dans le sac *(Plonee)* ; **Toud an dud 'hopal o mamm 'ta ! Lod en alamant, lod en anglè...** : Ils hélaient tous leur mère tiens ! Certains en allemand, certains en anglais *(An Uhelgoat)* ; **Ha pegen truegus oa klêo an dud 'hopal o mamm ! Ba kement sort langach oa toud !** : C'était si pitoyable d'entendre les gens héler leur mère ! Dans toutes les langues qu'il y avait ! *(An Uhelgoat)* ; **Hemañ n'é ket kaojèl a ra, gop a ra !** : Il ne parle pas, il crie ! *(Plouïe)* ; **Ha hemañ gop-gop war e gador** : Il ne faisait qu'appeler en criant de sa chaise *(Plouïe)* ; **Dizhtu a sav diwar ar sailh ha gomañs gopal (a)darr(e) !** : Elle se lève de suite du seau et recommence à crier ! *(Skrigneg)* ; **Ha gopet kreñw 'n-ur errued ba'r c'hêriou** : Et crié fort en arrivant dans les villages *(An Uhelgoat)* ; **Sete hemañ oa ba'h ar sac'h ene, ma haotr-kaezh hag a hopal « Nann ! N'in ket gati ! N'in ket gati ! Meus ket c'hoant d'hond in mod e-bed ! »** : Il était donc là dans le sac, mon pauvre, il criait « Non ! Je n'irai pas avec elle ! Je n'irai pas avec elle ! Je ne veux absolument pas y aller ! » *(Skrigneg)* ; **P(a) oa hond da veuiñ neus sa(v)et i zorn neuhe ha 'h essañ gopal « *au secours !* »** : Vu qu'il se noyait il leva la main et alors il essaya de crier « au secours ! » *(Skrigneg)*

- **Gopal da *ub.* da + *vb.*** : Appeler *qqn.* en criant pour ; **Gop daoñ 'ta !** : Appelle-le en criant donc ! *(Plouïe)* ; **Gopet meus daoñ da zond amañ** : Je l'ai hélé pour qu'il vienne ici *(Skrigneg)*
- **Gopal *ub.* da** : Appeler *qqn.* en criant pour ; **Gwich-all vije gop an dud d'ou lein mo(d)-se !** : Autrefois on hélait les gens pour qu'ils viennent manger (repas de midi) ! *(Skrigneg)* ; **Ba ar feurmiou bras a vije ur c'horn-bod da hopal an dud d'o lein** : Il y avait un cor dans les grandes ferme pour appeler les gens à leur repas (du midi) *(Skrigneg)*
- **Gopal war *ub.* + *ad.*** : Traiter *qqn.* de + *ad.* ; **Toud ar parkeier vije diharzhet ! Ahe oa ket ur park ha' vije ket diharzhet ! An heñi ziharzhe ket e bark vije gopet war'naoñ feneant !** : On défrichait les talus de tous les champs ! Il n'y avait là aucun champs dont les talus n'étaient pas défrichés ! Celui qui ne défrichait pas les talus de ses champs était traité de fainéant ! *(Berrien)*

**HOPER / GOPER** ['(h)opər] ['(g)opər] : [***hopper*** 1732] n.m. (pl. **-ien** [(h)o'pɛrjən]) ; Braillard / Crieur

**N'é ke(t) an hoperien é** : Ce ne sont pas les braillards *(Skrigneg)* ; **Lod a vé pa vent à kanañ ah(e) ! Vé lar(e)t : Ar re-h(e) so goperien !** : Certains le sont lorsqu'ils chantent ! On dit : Ce sont des braillards ! *(Skrigneg)*

**HOROLACH / HALORACH** [o'ro:ləʃ] [a'lo:rəʃ] : [***horollog*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [oro'laʃu] [alo'raʃu]) ; Horloge

**Ma ! Amañ neus gwraet, 'vi(d)-noñs, an horolach ur son drol ! Ma ! Ma'hat vo e(rr)i an Ankou da gerc'hed un' bennaket** : Eh bien ! Ici cette nuit l'horloge a fait un drôle de bruit ! Eh bien ! L'Ankou va probablement arriver pour prendre quelqu'un *(Skrigneg)* ; **Ma ! 'Vi(d)-noñs me oa divunet ga'n horolaj a neus gwraet un drous drol ah(e) ! Ha pad ar veilh a na gwraet an horolach memes trous !** : Eh bien ! Cette nuit j'étais réveillé par l'horloge qui a fait un drôle de bruit là ! Et pendant la veillée, l'horloge avait fait le même bruit ! *(Skrigneg)*

➢ **Eur-horolaj** : Heure d'horloge ; **Ha pezh ar re-all lakè un devezh d'o(be)r, pe un devezh-hanter, hemañ neuhe a ree an dra-he 'n-ur 'h o(be)r div eur-harolaj ! Ha diboan !** : Et ce que les autres mettaient une journée à faire, ou une demi-journée, il faisait ça alors en deux heures d'horloge ! Et sans peine ! *(Skrigneg)*

**HORTAÑSIA** [ɔrtɑ̃sja] : coll. ; Hortensias

**An hortañsia zo gwraet butun gante ga'r rew** : Le gel a complètement cramé les hortensias *(Poullaouen)*

**HORZENN** ['(h)ɔrzən] : [***horden*** 1716 ; ***orzenn*** 1914] n.f. (pl. **-ou** [(h)ɔr'zɛnu]) ; Fagot / Gerbe / Javelle

**An horzennou-ed** : Les gerbes de blé *(Poullaouen)* ; **An horzenn blous** : La gerbe de paille *(Poullaouen)* ; **Lasset beg an horzenn ha vise digoret vid o(be)r un tok** : On lassait le pointe de la gerbe et on l'ouvrait pour faire un chapeau *(Berrien)* ; **Kass un toullad horzennou keuneud dèi** : Lui apporter quelques fagots de petit bois *(Poullaouen)* ; **Killidiñ ree ar gwinizh alïes war an horzenn ba ar park, war ar vodenn** : Le blé germait souvent sur la gerbe dans le champ, sur le gerbier *(Plouïe)* ; **Vise gwraet horzennou gwraet ga'n dorn** : On faisait des gerbes à la main *(Berrien)* ; **An dramm diveo ba'r c'hreis (e)vid jerr an horzenn ferm** : La dernière javelle au milieu pour bien coincer la gerbe *(Poullaouen)* ; **Gad an horzenn vise gwraet an tok** : On faisait le chapeau avec la gerbe *(Berrien)* ; **Laket vije an horzennou e bodennou** : On mettait les gerbes en gerbiers *(An Uhelgoat)* ; **Ar re vije 'lakad an horzennou war an daol** : Ceux qui mettaient les gerbes sur la table de séparation *(Plouïe)* ; **Houzh ar ree 'e gad an divac'h pe gad ur c'hrog ha vije gwraet un horzenn deusoute just, med red vije eren 'nèi 'e sell vije tapet an tamm kerc'h neuhe ha gwraet un horzenn neuhe ha troc'het oa ar penn deusouti ha passeet da zornañ hag ar bord vije gwïet ha gwraet an horzenn neuhe** : Elle utilisait aussi le tire-fumier ou le croc et on en faisait juste des gerbes, mais il fallait la lier, on prenait donc alors l'avoine, on faisait alors une gerbe et on lui coupait la tête et on la passait à la batteuse, on tressait le bord et on faisait alors une gerbe *(Berrien)* ; **Amañ 'h ee d'i horzenn pelloc'h 'ta goude dé gomañsañ ar lodenn, sell leske diw horzenn müoc'h ga'r re oa war-lerc'h** : Ici il allait à sa gerbe plus loin après pour commencer la parcelle, il laissait alors deux gerbes de plus à ceux qui suivaient *(Ponvel)* ; **Med echues ket di horzenn gentañ ?** : Mais tu ne termines pas ta première gerbe ? *(Kergloff)* ; **Tammou moussed vis(e) wechou 'choukour 'è tostaad an horzennou ha un' vis(e) ba an tu-raog neu'n 'chet 'nê war an daol** : Quelques gamins aidaient aussi parfois à rapprocher les gerbes, il y en avait alors un à l'avant qui les jeter sur la table (de séparation) *(Ponvel)* ; **Ar c'herc'h vise laket ba'r vorn da graso pé vise tennet ar bara maes, me n'onn ket (ha)g-eñ vise ket laket un tamm horzenn-goat barzh matre'n da dommañ 'nèi un tamm, war-lerc'h vise deut ar bara maes** : On mettait l'avoine dans le four à griller lorsqu'on sortait le pain, je ne sais pas si on n'y mettait pas un peu de fagot de bois pour le chauffer un peu, après avoir sorti le pain *(Ponvel)* ; **(A-)blass visent laket doub(l) pa vise skañw an horzennou** : Par endroits on en mettait le double quand les gerbes étaient légères *(Poullaouen)* ; **Ha goulskoude meus gwraet ene tro ga'r falc'h, raog vise laket ar c'herseg war ar park ga'n droc'héres, vïe daw doc'h troc'h, 'h o(be)r ar c'hentañ vïe gwraet deus an dra-(ho)nt, d'ar c'herseg da valeo ha en-dro d'ar c'herseg ha 'h o(be)r horzennou** : Et pourtant j'en ai fait le tour à la faux, avant qu'on ne mette les chevaux dans le champ avec la faucheuse, il vous fallait couper, on appelait ça faire la première (coupe), pour que les chevaux puissent marcher et autour de la faucheuse de faire faire javelles *(Speied)*

**HOUARN** ['huwəʳn] ['hu:rn] : [vx. br. ***hoiarn*** ; ***houarnn*** 1464] n.m. (pl. **hern** [hɛrn]) ; Fer / Acier / & pl. **houarniou** : Frettes (cercles métalliques)

✗ *m. comp.* : ***hinkin-houarn, karr-houarn***

**Ur varr(e)nn en hou'rn pur** : On barre en acier pur *(Kleden)* ; **Faot pokañ an hou'rn, ma nïe lesket da re bell nise devet ar c'hoat** : Il faut battre le fer, s'il l'avait laissé trop longtemps il aurait brûlé le bois *(Berrien)* ; **Mignoc'h dal e hern (e)vid ar marc'h** : Ses fers valent plus que le cheval *(An Uhelgoat)* ; **Houarn war-horre ha didan an ajenn** : Du fer au-dessus et en dessous du montant *(Poullaouen)* ; **An houarn vé laket war ar roud-karr, an houarn gwech-all oa tommet toud ga mouded-kign** : On sarclait de fer la roue de charrette, autrefois on chauffait tout le fer avec des mottes d'écobuage *(Brennilis)* ; **Kalz traou vis(e) gwraet wa'r c'hampagn 'benn vis(e) un tamm hou'rn bennaket 'è** : On faisait beaucoup de choses à la campagne quand il y avait un peu de ferraille aussi *(Kleden)* ; **Wechou vis(e) e(fe)r dé lakad houarniou gate ma vïegn faout(et) un tamm, pe e(rr)o vall petra !** : On avait parfois besoin de leur mettre des frettes si elles étaient un peu fendues, ou en mauvais état quoi ! *(Kareis)* ; **Pa vïe troc'het, neuhe vïe lakeet un houarn ru da goterisiñ ha bremañ n'eus ket (a) zroed d'o(be)r kin** : Lorsqu'elle était coupée (la queue), on mettait alors un fer rouge pour cautériser et maintenant il n'y a plus le droit de faire *(Skrigneg)*

➢ **Barr(e)nn-hou(a)rn** [barn'u:rn] ['barən'hu:rn] : Barre en fer / Barre d'acier ; **Vise ar varrenn-hou(a)rn** [varn'u:rn]**, hemañ oa un hou(a)rn kaled** : C'était une barre en fer, c'était du fer costaud *(Berrien)* ; **Ya beñ neuhe oa ur brid oa lèr hag a ree tro o venn hag amañ oa ur varrenn-hou(a)rn** ['varən'hu:rn] **(ha)g a bassee** : Oui ben alors il y avait une bride en cuir qui faisait le tour de leur tête et ici se trouvait une barre de fer qui passait *(Skrigneg)* ; **Hag ar bar(a) c'hwee, paotr-powr, just ! Hag ar vorn oa ket uhel walc'h ha benn tennañ (a)nê maes pise brêet 'nê alïes, pugur ahe oa barrennou-houarn** [ba'rɛnu'hu:rn] **vise da 'h ampech ar brik da goueo barzh 'è** : Et le pain gonflait, mon pauvre, juste ! Le four n'était pas assez haut et avant de les avoir sortis, souvent tu les défonçais, puisque il y avait là des barres de fer pour empêcher les briques de tomber à l'intérieur *(Ponvel)*

➢ **Dan(t)-hou(a)rn** [dɑ̃'nu:rn] : Dent de fer (pl. **den(t)-hou(a)rn** [dɛ'nu:rn]) ; **Hemañ zo ur vres-koat ha' vise laket dent-hou(a)rn** [dɛ'nu:rn] **ba ennoñ** : C'est une herse en bois on y mettait des dents de fer *(Berrien)*

➢ **Fèriou-hou(a)rn** ['fèrju'hu:rn] : Bandes de fer (sur roue de charrette en bois) ; **Roujou-koat ga feriou-hou(a)rn ! Koat ha hou(a)rn en-dro d'ar c'hoat** : Des roues en bois munis de bandes de fer ! Du bois et du fer autour du bois *(Berrien)*

➢ **Hent-houarn** : Chemin de fer ; **Set(u) hègn kemer (a)darre ar lign hent-hou'rn d'ond d'ar gêr** : Ils prirent donc de retour la ligne de chemin de fer pour retourner à la maison *(Plouïe)* ; **Ahe oa an hent-houarn hag ur**

**pont so ba'h ar lenn c'hoazh ! Ha n'é ket kouêt c'hoazh, ijelloc'h (e)vi(d) an dourbierenn** : Là il y avait la voie ferrée et il y a encore un pont dans le lac ! Et il n'est pas encore tombé, plus bas que la tourbière *(Brennilis)*

- **Hou(a)rn-keseg** ['hu:rn'ke:zəg-k] (pl. **houarnou-keseg** ['huarnu'ke:zəg-k] **hern-keseg** [hèrn'ke:zəg-k]) : Fer à cheval ; **Ar marichal hag ar hern-keseg, an harnachou, ar stern da lakad ar lon-keseg** : Le maréchal-ferrant et les fers à cheval, les harnachements, l'attelage pour mettre le cheval *(Skrigneg)*
- **Karr roujou-hou(a)rn** : Charrette à roues ferrées ; **Oh me meus ket joñj pe-sort bla oa just 'benn oa bet ur c'harr roujou-kaoutchou, med d'ar mar(e)-se vije gwraet toud gan ar c'harr kozh, ar c'harr roujou-houarn ahe** : Oh je ne me rappelle pas quelle année au juste il y eut une charrette avec des roues en caoutchouc, mais à cette époque on faisait tout avec la vieille charrette, la charrette à roues ferrées ! *(Pluskelleg)* ; **Ar c'harr roujou-hou(a)rn oa !** : C'était la charrette à roues ferrées ! *(Plourac'h)*
- **Rastell-hou(a)rn** : Râteau en fer ; **Ah ya-ya ha oa err(o) ar mank a rastilliou-hou(a)rn, kar pet(r)a rehè ga'r rastellou-koat ?** : Ah oui-oui, il vint le manque de râteaux en fer, car que ferait-il avec des râteaux de bois ? *(Speied)*

**HOUARNAÑ** [hu'arnə] : [***houarnaff*** 1499] vb. ; Ferrer / Mettre les fers / Marquer au fer

**Ma vé daw añgaj erc'hent mod-se, houarnañ (a)nê ha-toud** : S'il faut engager de l'argent comme ça, les ferrer et tout *(Karnod)* ; **Hag ar re vije o houarnañ, ar re-he ouïe kalz (a) draou, ar marichal** : Et ceux qui ferraient, ils savaient beaucoup de choses, le maréchal-ferrant *(Skrigneg)*

**HOUBED / HOUGED / HOUPED / HOUKED** ['hu:(b/g)əd-t] ['hu(p/k)əd-t] : [***houbet*** 1872] ad. ; Coincé (-e) / Qui n'avance pas (cheval)

**Houbed é, mouzhet é, ma faot ket dèi mond vé mouzhet !** : Elle n'avance pas, elle est rétive, si elle ne veut pas avancer c'est (souvent) qu'est est rétive *(Ar Fouillez)* ; **Ur chô houp, houp toud ! Heñ na waske ket war ar c'holier !** : Un cheval qui n'avançait pas, qui n'avançait pas du tout ! Il n'était pas franc du collier *(Poullaouen)* ; **Lod lakeè ur bod-lann dê didan o lost, ar re jomè houped ahe wechou ha sul-vïañ ma bikè anê a stardègn war'naoñ c'hoazh, houzoh walc'h** : Certains leur mettaient un rameau d'ajonc sous la queue, ceux qui, parfois, n'avançaient pas et plus ça les piquait, plus ils exerçaient une pression dessus, vous savez bien *(Poullaouen)*

- **Be houked barzh** : Ne pas vouloir avancer (cheval) ; **Houked zo barzh ! N'houll ket labour(a)d** : Il ne veut pas avancer ! Il ne veut pas travailler *(Kareis)*

**HOUMAÑ / HOMAÑ** ['hɔ̃:mə] ['hu:mə] : [***homman*** 1499] pronom ; Celle-ci / Elle

**N'é ket houmañ é ma merc'h michañs ?!** : Ce ne doit probablement pas être ma fille ?! *(Plonee)* ; **Houmañ zo ur bal da balad ar jerdin** : C'est une bêche pour bêcher le jardin *(Berrien)* ; **Hemañ neus kailharennet merc'h houmañ** : Il a souillé sa fille à elle *(Poullaouen)* ; **Houmañ zo ur plac'h gwerc'h** : Cette fille est vierge *(Plouïe)* ; **Me meus ur vuhe ga houmañ !** : Elle me rend la vie infernale ! *(An Uhelgoat)* ; **Staget mat houmañ war beg ar breiou-karr** : Bien accrochée au bout des brancards de la charrette *(Poullaouen)* ; **Houmañ zo ur Gernevodes** : C'est une Cornouaillaise *(Lannedern)* ; **Med hezh oa klañw ga houmañ blam houmañ oa aet di** : Mais elle l'avait rendu malade du fait qu'elle y était allée *(Kolloreg)*

**HOUNNEZH / HONNEZH / HOUZH** ['hɔ̃nəz-s] ['hunəz-s] ['hɔ̃:z-s] ['hu:z-s] : [***honnez*** 1519] pronom ; Celle-là / Elle

**Hounn' neus ur rer-dru** : Elle a un gros cul *(Plouïe)* ; **Hag an tirbouchon barzh honn'zh** : Et je mis le tire-bouchon dedans (la bouteille) *(Skrigneg)* ; **Goulskoude me oar houzh a-walc'h toud ya** : Pourtant je la connais pratiquement en entier (la chanson) *(Plouïe)*

- **Houzh-gozh** : Cette vieille(-là) ; **Houzh-gozh noa deusket din o(be)r an dra-he** : L'autre vieille m'avait appris à faire ça *(Sant-Wazheg)*

**HUALED / HUELED** [hy'ɑ:ləd-t] [hy'e:ləd-t] : [***hualet*** 1499] ad. ; Entravé (-e) (patte avant liée à la patte arrière)

**Ha pennaskiñ zo da lak(ad) ur gordenn deuh hi venn d'hi zro(a)d ha hualed so war an dow dro(a)d, an hi(ni)-raog hag an hi(ni)-dreñw** : Et « pennaskiñ » c'est mettre une corde de sa tête à sa patte et « hualed » c'est sur les deux pattes, l'avant et l'arrière *(Skrigneg)*

**HUALIÑ / HUELIÑ** [hy'ɑ:li] [hy'e:li] : [***hualaff*** 1499 ; ***huela*** 1752] vb. ; Entraver (lier patte avant à patte arrière)

✗ *syn.* : ***penn-naskiñ***

**O(be)r pennou-hueled da lakad da hueliñ ar saout** : Faire des entraves à poser pour entraver les vaches *(Skrigneg)*

**HUCHAL** ['hyʃəl] : [***huchall*** 1732] vb. ; Gueuler / Hurler

**Yann komañs da huchal ba'n ti** : Yann commence à gueuler dans la maison *(Landelo)* ; **Huchal a reen daoñ** : Je lui hurlais *(Poullaouen)* ; **Beñ, (a-)benn oa-heñw ba'r rüiow, an dud huche war'nèoñ** : Ben, quand il était dans les rues, les gens lui criaient dessus *(Kleden)* ; **I dad hag i vamm oa (o) labour(a)d ba-dro an ti ha gleient ket (a)naoñ o huchal ba'n dour ba-b(e)-lec'h oa koueet** : Son père et sa mère travaillaient autour de la maison et ne l'entendaient pas criant dans l'eau où il était tombé *(Kleden)* ; **Ha p(a) oa e(rr)o war ar lein hañw huch da Frañsou-Louï** : Et lorsqu'il arriva au sommet il hurla à François-Louis *(Poullaouen)*

**HUCHER / HURCHER** ['yʃɛr] ['y(r)ʃɛr] : [***hucher*** 1732] n.m (pl. **-ien** ['y(r)ʃɛrjən]) ; Huissier / Crieur

**(A-)benn oa vaet an hucher war i gis ga(v)e ket kin an hent da sortïal deus kêr** : Quand l'huissier revint sur ses pas il ne trouvait plus la route pour sortir du village *(Kleden)* ; **Hag an hurcher 'h o(be)r tro war ar maes** : Et l'huissier de faire le tour des campagnes *(An Uhelgoat)* ; **Hag an hurcher o lakad ar werzh war an dud pé 'hellent ket pêo o gle** : Et l'huissier de pratiquer la vente judiciaire pour les gens lorsqu'ils ne pouvaient pas payer leur dette *(An Uhelgoat)* ; **Aet an hucher ba'n oto ga i baperiou** : L'huissier partit dans son auto avec ses papiers *(Kleden)* ; **Meus añwn zo ur béc'h war'han(o)h, otro an hucher** : J'ai l'impression que vous êtes en difficulté, monsieur l'huissier *(Kleden)*

**HUDU** : ['hydy] : ad. ; Aujourd'hui (cf. **HIRW**)

**HUDUR** ['hy:dər] : [***hudur*** 1499] ad. ; Dégueulasse / Qui fait peine à voir / Immensément / Carrément / péj. Pitoyable

**Hudur an amzer !** : Le temps est dégueulasse ! *(Poullaouen)* ; **Ma ree dour, wichou an amzer vé hudur !** : S'il pleuvait, parfois le temps est dégueulasse ! *(Plourac'h)* ; **Gwelet meus ar c'haner ba'n tele, e(rr)o é hudur !** : J'ai vu le chanteur à la télé, il est devenu pitoyable *(Kergrist)* ; **Hudur eo gweled pe-seurt estremite (e)ma ma dowlin** : C'est dégueulasse de voir dans quel état grave sont mes genoux *(Poullaouen)* ; **Bremañ weles ket penn-dreñw ur marc'h ga o lost ! Hudur é da wel(e)d !** : De nos jours tu ne vois pas l'arrière-train d'un cheval à cause de leur queue ! Ça fait peine à voire ! *(Skrigneg)*

- **An dra-he ra hudur** : Ça fait peine à voir ; **A-wechou 'h ee uhel-uhel goud(e)-se ar machin, 'n dra-he ree hudur !** : Parfois elle allait très haut, ensuite le machin, ça faisait peine à voir ! *(Berrien)*
- **Bras-hudur** : Immensément grand(e) ; **Bras-hudur é-hemañ** : Il est immensément grand *(Skrigneg)*

**HÜIL** ['hy:(-i)l] : [***huzel*** 1499] n.f. ; Suie

**Hag an hü'l ba'r chumin(al), ma tàè c'hwezh-hü'l deus ar chumin(al) ba'n ti, hallè doc'h lar(e)d lar oa sin-glaw duzhtu** : Et la suie dans la cheminée, si une odeur de suie venait dans la maison de la cheminée, vous pouviez tout de suite vous dire que c'était signe de pluie *(Kleden)* ; **Ha poent é din lared d'ar ramonêr d'ond, kar hü'l zo ba'r chumin(al) ! 'Benn ar fin 'h ey an tan barzh** : Il est temps que je dise au ramoneur de venir, car il y a de la suie dans la cheminée ! Pour finir ça prendra feu *(Kleden)*

**HULFENN / HUMENN** ['hymən] : [***eluenn*** 1499] n.f. ; (de la) Poussière (cf. **POULTRENN**)

**Humenn zo war an daol, poent é disumo** : Il y a de la poussière sur la table, il est temps de dépoussiérer *(Kergrist)*

**-HUN / -HUNAN** ['hœn] ['hœ̃n] ['hyn] [hə'nɑ̃:n] (& **-KUN** ['kœ̃n]) : [vx. br. ***hun***] après ad. poss. ; (soi-) Même / (soi-) Seul

**Hi-hun oa-hi, houzh oa intañwes** : Elle était seule, elle était veuve *(Kleden)* ; **Oh beñ (e)moc'h ket ho-hun (aha)noh !** : Oh ben vous n'êtes pas le seul ! *(Speied)* ; **Ar mod-se en-om rentefeh kont hoh-hun** : Comme ça vous vous rendrez compte vous-même *(Lokmarïa)* ; **Un drikenn e-hun gaeh ket ba ur park 'noh !** : Tu ne trouves pas un gaillet grateron tout seul dans un champ ! *(Speied)* ; **Ah yeo-yeo ! Me renk mond ma-hun, me meus ur gomissïon !** : Ah si-si ! Je dois y aller moi-même, j'ai une commission ! *(Plonee)* ; **He-hun vé deus an nos, med houzh vé tud gati deuh ar mintin** : Elle est seule la nuit, mais elle a du monde le matin *(Plouïe)* ; **Nïe ket bet gall(e)t 'h o(be)r an dra-he i-hun 'nèoñ** : Il n'aurait pas pu faire ça tout seul *(Kolloreg)* ; **I-gun / I-hun** : Lui seul *(Kergrist)* ; **Ho-kun / Ho-hun** : Vous seul *(Kergrist)* ; **Ma-hunan** [məhə'nɑ̃:n] : Moi seul *(Kergrist)* ; **Sete nin denne an dra-he hon-hun ha vise tennet mouded ahe** : Nous extrayions donc ça nous-même et on extrayait de la tourbe là *(Brennilis)* ; **E-hun teue hag a ive ur banne pe dow founnus mod-se ha yee kuit neuhe ha yee d'an usin goude-se neuhe en-dro** : Il venait seul et buvait un verre ou deux rapidement comme ça et alors partait et retournait alors ensuite à l'usine *(Ar C'hastell-Ne)* ; **C'hwi oa hoh-hun !** : Tu étais tout seul ! *(Plouïe)* ; **N'ouzon ket ma-hun !** : Je ne sais pas moi-même ! *(Plouïe)* ; **An heñi yowankañ oa da ziveañ, voa kimed he-hun kin** : Il y avait la plus jeune en dernier, il n'y avait plus qu'elle seule *(Plonee)* ; **Hi-hun a lare dit 'ta ! Pa weles an traou wenn 'tond er-maes e ouïes lar verve !** : Il te le disait lui-même (le cidre) ! Lorsque tu voyais du blanc (mousse) sortir, tu savais qu'il fermentait ! *(Skrigneg)* ; **Ha me ma-hun oa aet memes-mod, an tri-c'hard deus an dud oa aet deus ar vro hag ar c'hard oa deut a-peu-prè war o his** : Et moi-même je suis parti de la même façon, les trois-quarts sont partis du pays et le quart à peu près est revenu sur ses pas *(Plourac'h)* ; **Un' e-hun ha oa ket aes daoñ chech ar brabañ** : Ce n'était pas facile pour un tout seul de tirer le brabant *(Plouïe)* ; **Oa ket disk(et) ar c'hoarïou demp-ni, ni meump disket hon-hun toud (e)n-ur wel ar re-all oc'h o(be)r** : On ne nous instruisait pas aux jeux, nous apprenions nous-même tout en voyant les autres faire *(Skrigneg)* ; **Petram ree (a)nê e-hun matress(e)** : Ou bien il les faisait par lui-même peut-être *(Motre)* ; **I o-hun n'ouzont ket petar é !** : Eux-mêmes ne savent pas ce que c'est ! *(Plonee)* ; **Ma-hun meus c'hoant lar jomo ar brezhoneg 'n e saw c'hoazh** : Moi-même j'ai envie que le breton reste encore debout *(Plouïe)* ; **Setu me oa mé-hun, med klask ato be 'n tu bennag** : J'étais donc seule, mais toujours à chercher à être quelque part *(Sant-Wazheg)* ; **Oh Marie ! Daw doc'h kaoud tru(e) deusouti ! Hi zo he-hunan !** : Oh Marie ! Il faut que vous ayez pitié d'elle ! Elle est toute seule ! *(Sant-Wazheg)* ; **C'hwi zo un dèn ho-hun (iv)e ?** : Vous êtes aussi un enfant unique ? *(Sant-Wazheg)* ; **Demp hon-hun !** : À nous-même *(Skrigneg)* ; **Oh ! Me meus gwraet un' ma-hun !** : Oh ! J'en ai fait un moi-même ! *(Skrigneg)* ; **Lak anê barzh da-hun** : Mets-les dedans toi-même *(Skrigneg)* ; **Med teus ket da-hun 'ha ! Deut ho-tow !** : Mais ne viens pas seul ! Venez tous les deux ! *(Skrigneg)* ; **Nin zespune hor-re toud hor-hun !** : Nous ramassions toutes les nôtres nous-même *(Sant-Wazheg)* ; **Ba-lec'h oa un tamm wazh, 'h o(be)r ur barraj dam d'ar rod da droiñ go(ude)-se ! Toud ganamp hoñ-hun ! Ni ree toud an dra-he hoñ-hun !** : Là où il y avait un petit ruisseau, faire un barrage pour faire tourner la roue ensuite ! Tout nous-même ! *(Plonee)*

- **Be e-hun war an douar** : Être seul au monde ; **'Mon ket mé-hun war an douar (aha)non !** : Je ne suis pas seule au monde ! *(Laz)*
- **Be mestr daoñ e-hun** : Être son propre patron ; **Med an (hi)ni zo mestr daoñ i-hun ra i vod** : Mais celui qui est son propre patron fait à sa manière *(Skrigneg)* ; **An dud, pudur oa mestr dê o-hun a ree deuh o nerzh ha deuh o voues pé 'h eent da labour(a)d !** : Les gens, puisqu'ils étaient leur propre patron, faisaient selon leur énergie et à leur rythme lorsqu'ils allaient travailler *(Skrigneg)*
- **C'hoarzhin deuhoutoñ e-hun** : Rire intérieurement ; **Ha c'hoarzhe-heñw deuhoutoñ i-hun** : Et il riait intérieurement *(Kleden)*
- **Dond war e gont e-hun** : Se mettre à son propre compte ; **Med pé oan deut goude-se war ma gont ma-hun** : Mais lorsque ensuite je me suis mis à mon propre compte *(Plouïe)*
- **Dre e-hun** : Par soi-même ; **Me oa brass-mat (a-)benn ma disket ahe, me meus ket disket dre ma-hun** : J'étais bien grande d'ici à ce que j'apprenne là, j'ai appris par moi-même *(Skrigneg)*
- **Mond e-hun maes** : Sortir de soi-même ; **Matresse 'h ay he-hun maes** : Peut-être sortira-t-elle d'elle-même *(Plouïe)*
- **Poussad deusoutoñ e-hun** : Pousser tout seul ; **Hezh bousse deusountoñ e-hun !** : Il poussait tout seul ! *(Plouïe)*
- **Un' i-hun** : Une personne seule ; **Toud ha ba-dreñw oa daw kaoud deñn e-bed kin ! Eo ! Daw vis(e) kaoud un' 'è, ehe ! Med un' i-hun** [yni'hyn] **ra toud...** : Tout et derrière, il n'était plus nécessaire d'avoir personne ! Si ! Il en fallait un aussi, éhé ! Mais une personne seule fait tout... *(Speied)*

**HUNVRE** ['(h)ynvʳe] : [***hunure*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [(h)yn'vʳeu] **hunvïou** [yn'viw]) ; Rêve

**An dow-se a vé lar(e)t, « hunvïou » ha « hunveadennou »** : On dit ces deux-là, « hunvïou » et « hunveadennou » *(Skrigneg)* ; **Ah ! Me meus bet un hunv(r)e drol 'vid noñs 'ha !** : Ah ! J'ai fait un rêve étrange cette nuit ma foi ! *(Poullaouen)* ; **Me(d) a-wichou ba'h hoh hunvïou a zo un dra m(e)nnaket hag astenno an de war-lerc'h 'o hunveet ! Pass toutafèd 'veld 'o hunveet, me(d) mar é hunveet ga un dèn, beñ an de-se weli 'naoñ** : Mais parfois dans vos rêves, il y a quelque chose qui s'étendra le jour après avoir rêvé ! Pas tout à fait comme il sera rêvé, mais si on rêve d'une personne, ben ce jour-là tu la verras *(Skrigneg)*

**HUNVREADENN / HUREADENN** [ynve'ɑːdən] [hyre'ɑːdən] : [***hunvreadenn*** 1958] n.f. (pl. **-ou** [ynvea'dɛnu] [hyrea'dɛnu]) ; Rêve

**An dra-he lake (a)ha(n)on d'o(be)r hureadennou deus an nos** : Ça me faisait faire des rêves la nuit *(An Uhelgoat)* ; **Hunveadennou vé gwraet hag a-wichou vé ket joñj pet(r)a vé hunveet c'hoazh, me(d) lar(e)t a vé : Pa hé ket joñj 'n-hi(ni) vé ket gwir !** : On fait des rêves et parfois on ne se rappelle pas de ce qu'on a rêvé, mais on dit : Quand tu ne te rappelles plus, c'est que ce n'est pas vrai ! *(Skrigneg)*

**HUNVREAL / HU(NV)REAL** [hyn'vʳeəl] [hyn've:əl] [ỹ'reəl] [hø're:ᵊl] : [***hunureaff*** 1499] vb. ; Rêver

**Hunveet a meus !** : J'ai rêvé ! *(Skrigneg)* ; **Te hunvre toud brezhoneg ?** : Tu rêves tout en breton ? *(Plouïe)* ; **Pat(r)a peus hunv(r)eet 'vi(d)-noñs ? – Meus ket joñj !** : De quoi as-tu rêvé cette nuit ? – Je ne me rappelle plus ! *(Kleden)* ; **Oh ! Hunv(r)eet-mat meus 'vi(d)-noñs 'hat ! Aet oa mé sper(e)d n'ounn ket dé b(e)-lec'h tre** : Oh ! J'ai sacrément bien rêvé cette nuit tiens ! Mon esprit est parti je ne sais où *(Kleden)* ; **Ar c'hi, pé vé ahe, deuh an noñs ahe, pa vé 'kousked a soroc'hell kreñw hag a-wichou hezh so ba i gousk, neuhe vé 'hunveal lar neus gwel(et) un tamm eskorn un tu m(e)nneket, ya** : Le chien, quand il est là, la nuit, lorsqu'il dort, il ronfle fort et parfois il est dans son sommeil, il rêve qu'il a vu un os quelque part, oui *(Skrigneg)*

- **Hunvreal ga *ub.*** : Rêver de *qqn.* : **Mar é hunveet ga un dèn, beñ an de-se weli 'naoñ** : Si on rêve d'une personne, ben ce jour-là tu la verras *(Skrigneg)*

**HURUSSUN** [y'rysyn] : n.m. ; Hérisson (cf. **HERUSSUN**)

**HUZULIEG** [hy'zyljəg-k] [hy'zyʎəg-k] : n.f. ; Cendrillon *(Berrien)*

**I** [i] : pronom 3ᵉ pers. m. ; Son, sa (cf. **E**)

**IBIL** ['(h)i:bəl] ['(h)i:biʎ] : [***ebil*** 1499 ; ***ibil*** 1632] n.m. (pl. **-iou** [(h)i'biʎu] **-ien** [(h)i'biʎən]) ; Cheville / Pénis / Bite

**Un ibil, un tamm hou(a)rn 'vel ur yenn** : Une cheville, un bout de métal comme un coin *(Kareis)* ; **Beñ, peus kime (e)n-om lak d'o(be)r ibiliou !** : Ben, tu n'as te mettre à faire des chevilles *(Landelo)* ; **Ha ar sant tap e dok, paotr-powr ha komañs da faout ibiliou war-horre e dok** : Et le saint de prendre son chapeau, mon pauvre, et de commencer à fendre des chevilles sur son chapeau *(Landelo)* ; **Un ibil peus da staotad** : Tu as une bite pour pisser *(Skrigneg)* ; **Ase oa ur pezh potin ba'r penn ahe ha' oa un ibil ba'n toull da harz (a)nê da zond maes, da lak ahe vis(e) hag a vis(e) laket deus an nec'h da zond d'an traoñ, ar mo(d)-s(e) papred goueè ket gwech e-bed** : Il y avait là une pièce de fonte là dans le bout et il y avait une cheville dans le trou pour les empêcher de sortir, c'était à mettre là et on le mettait du haut vers le bas, ainsi en tout cas elle ne tombait jamais ! *(Kareis)*

- **Ibil-koat** : Cheville de bois ; **Pegur gwech-all vise stag ar mein-glas deus ar charpant ga ibiliou-koat** : Puisque autrefois on attachait les ardoises à la charpente avec des chevilles de bois *(Landelo)* ; **Cherriñ fleur, o c'hoari gan brên, 'h o(be)r beb-sort gan ibilien-koat ha-traou** : Ramasser des fleurs, s'amuser avec du jonc, faire plein de choses avec des chevilles de bois et autres *(Sant-Nigouden)* ; **Ibiliou-koat, ar re-he vije gwraet deuh ar gouañw, vijent tailhet ga'r gontell ha vijent lakeet da goste hag a vijent ka(v)et goud(e) pé vije emm un dra bennaket** : Des chevilles de bois, on les faisait l'hiver, elles étaient taillées au couteau et on les

mettait de côté et on les trouvait après quand on avait besoin de quelque chose *(Skrigneg)* ; **Ha neuhe vije lakeet 'e ga ibiliou-koat da zerc'hen ar charpant** : Et alors on mettait aussi avec des chevilles de bois pour faire tenir la charpente *(Skrigneg)*

➢ **Be sonnet e ibil** : Être en érection ; **Sonn(e)t é e ibil, med chom a ra distribilh** : Il est en érection, mais il reste en suspens *(Plouïe)*

**IFAMIÑ / IFAMOU** [i'fɑːmi] [i'fɑːmu] : [***iffamaff*** XVI[e]] vb. ; Abîmer / Défigurer

◆ Défigurer ; **Hezh so brizadennou ba i vass, ifamet é ga an dra-he** : Il a des taches de rousseur au visage, ça le défigure *(Skrigneg)* ; **Ma c'hoar na ur pezh tarch ahe his-se war hi c'hein 'è ha ma vije bet war hi vass oa ifamet, houzoh walc'h !** : Ma sœur avait aussi une énorme tache là comme ça sur le dos, si elle l'avait eue sur le visage, elle aurait été défigurée, vous savez bien *(Skrigneg)*

**IGNORANT** [i'ɲɔːrən] : [***ignorant*** 1622] ad. ; Ignorant (-e)

**Ar re-he na diskadurezh ha teuent d'o(be)r owen d'an dud war ar maes, oagn ignorant...** : Ils avaient de l'instruction et venaient faire peur aux gens à la campagne, qui étaient ignorants... *(Berrien)*

**IJIN** ['iːʒin] : n.m. ; Bœuf (cf. **EJEN**)

**IL / ILEN** [iːl] [iːlən] : [***il*** 1699] coll. ; (du) Lierre

**Ne gavont ke kén il d'ober o neizhou** : Ils ne trouvent plus de lierre pour faire leurs nids *(Poullaouen)* ; **Ilen zo partoud** : Il y a du lierre partout *(Plouïe)*

**ILHEW / ILIAW** [i'ʎɛw] [i'ljɛw] [i'ljaw] : [***jlyeau*** 1499] coll. ; (du) Lierre

**Ilhew zo ahe** : Là il y a du lierre *(Berrien)* ; **Da zigentañ oa bet renket tennañ ar loustoni kuit ha tennañ ar gweñ oa diwanet e-barzh, an iliaw oa partoud** : Au départ il avait fallu enlever les saloperies, enlever l'arbre qui avait poussé à l'intérieur, il y avait du lierre partout *(Skrigneg)*

**ILIN** ['iːlin] : [vx. br. ***orin*** ; ***irin*** 1499] coll. ; (des) Prunelles

**An ilin hag ar poloss a dason an dent** : Les prunelles et les prunes sauvages agacent les dents *(Kergrist)*

**ILIN** [iːlən] : [vx. br. ***olin*** ; ***elin*** 1499 ; ***ilin*** 1633] n.m. (pl. **-ou** [i'liːnu]) ; Coude

**Ilin ma brec'h meus gl(o)aset** : J'ai blessé mon coude *(Poullaouen)*

**ILIS** ['iːləs] : [***ilis*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [i'liːzu]) ; Église

**Passeal ba'h an ilis** : Passer dans l'église *(Skrigneg)* ; **Ah(e) oa ur sistem d'an Ilis** : Là c'était un procédé de l'Église *(Skrigneg)* ; **Am(añ) é net 'vel ba un ilis !** : Ici c'est propre comme dans une église ! *(Plouïe)* ; **Ur plass oa bep tu neu'n evel ar c'hadoriou-kowess ba toud, ba an ilisou-toud neuhe** : Il y avait donc un emplacement de chaque côté comme tous les confessionnaux dans toutes les églises *(Lokmarïa)* ; **Ha me a-dre an nor-dal ba an ilis** : Et j'étais derrière la porte du frontispice à l'intérieur de l'église *(Berrien)* ; **Kalz reier zo bet drailhet d'ober tïer, ilisou ha-toud** : Beaucoup de rochers ont été détruits pour faire des maisons, des églises y compris *(An Uhelgoat)* ; **Hag an tour deuh an ilis oa lemm d'an ampoent-te !** : Et à cette époque-là le clocher de l'église était pointu *(Landelo)* ; **Laket an ornemañchou du ha'n traou ba'n ilis !** : Et on mettait les ornementations noires et tout dans l'église ! *(Kergrist)* ; **Hag ene voa un ilis ha' voa un tour war'nèi** : Et là il y avait une église qui possédait un clocher *(Plonee)* ; **A-benn ar fin oa digoueet di-rag or an ilis** : Il arriva pour finir devant l'église *(An Uhelgoat)* ; **Ma hechen ba'h an ilis ahe hi-se, daoust hag-añw a teufe i(v)e ?** : Si j'allais dans l'église là comme ça, est-ce qu'elle me suivrait aussi ? *(Berrien)* ; **Ha ba'n ilis, pé vïe marw un' bennag, lod vise int(e)rramant vras ha int(e)rramant vihen !** : Et à l'église, lorsque quelque était mort, pour certains c'était le grand enterrement et le petit enterrement ! *(Brennilis)* ; **Me ma c'hoarzhet ! Ur plac'h hag a zo 'hond d'an ilis ha (e)ma war benn hi dowlin pa'n de !?** : J'avais rigolé ! Une femme qui va à l'église et qui est à genoux toute la journée !? *(Skrigneg)* ; **Dam betra ra ar c'hog zo war beg an ilis n'eus ket divinou ? Eh beñ é dam ba'r prospital n'eus mann e-bed da ziskrapad !** : Qu'est-ce qui fait que le coq qui est au sommet de l'église n'a pas de griffes ? Eh ben c'est parce qu'il n'y a rien à gratter dans le presbytère *(Plouïe)* ; **Hag Gewr bras na rôet un tamm douar dèoñ da sevel an ilis ba'n traoñ** : Et le grand Gewr lui donna un bout de terre pour construire l'église en contrebas *(Landelo)* ; **Oh... Pe-geid vise ? Un naw pe deg devezh 'benn 'h ee d'an ilis ! Ha n'ee ket ba'n ilis (a)hann vise e(rr)o ar person** : Oh... Combien de temps c'était ? Neuf ou dix jours avant qu'elle allât à l'église ! Et elle n'allait pas dans l'église d'ici que le prêtre n'arriva *(Lokarn)* ; **Neuhe vij(e) plijadur, neuhe vije ar baotred, 'h eent d'an ilis d'o(be)r an dra-he tri devezh (a-)raog ar c'homunionou** : Alors il y avait du plaisir, alors il y avait les garçons, ils allaient à l'église faire ça trois jours avant les communions *(Skrigneg)* ; **Gwich-all 'n hi(ni) vije divorzet na ket (a) zroed d(a) zond ba'h an ilis ! Ha bremañ 'ha ! Toud a'h a da gomunïañ ha d'ob(e)r toud** : Autrefois celui qui était divorcé n'avait pas le droit de rentrer dans une église ! Et de nos jours ma foi ! Tous vont communier et tout faire *(Skrigneg)* ; **A-raog voa gwrae(t) an ilis neuhe, houmañ voa bet sa(v)et kalz raog voa bet sa(v)et an ilis, an ilis parres Lennon, é dram voa stag deus Pleiben ha voa memes-tra (e)vel ur chapel, un drew** : Alors avant que l'église ne soit faite, elle fut construite bien avant que ne fut construite l'église paroissiale de Lennon, c'est parce que Lennon était rattaché à Pleyben et c'était comme une chapelle, une trève *(Lennon)*

➢ **Koñsailher an Ilis** : Conseiller d'Église ; **Be oa koñsailher an Ilis** : Il était conseiller d'Église *(Kolloreg)*

➢ **Plac'h an ilis** : Fervente adepte de la messe (m-à-m. femme de l'église) ; **Houzh é plac'h an ilis** : C'est une fervente adepte de la messe *(Skrigneg)*

- **Toull-an-ilis** : (l') Entrée de l'église ; **Chomet ba toull-an-ilis (a)hann tàe ar person da glésk 'han(o)h d'ond ba'n ilis ! Ah ya ! Mi zo bet ar mo(d)-se heñ ! Pé é bet ma zri 'è** : Vous restiez à l'entrée de l'église d'ici à ce que le prêtre ne vint vous chercher pour aller dans l'église ! Ah oui ! J'ai été comme ça hein ! Lorsque j'ai eu aussi mes trois (enfants) *(Lokarn)*

**IMAJ** ['iːməʒ-ʃ] : [***jmag*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [i'mɑːʒu] **imachou** [i'maʃu]) ; Image

**Oa ket journalio, oa ket sort e-be(d) ! Na d(a) lenn, na da dreiñ ar bajennou, na da sell deus an imachou na mann e-be(d)** : Il n'y avait pas de journaux, il n'y avait rien ! Ni à lire, ni à tourner les pages, ni à d'images à regarder ni rien du tout *(Skrigneg)* ; **Sè ! Imachou ahe : un, dow, tri. Weleh ket ar chapel ? Anveeh ket (a)nèi ??** : Tiens ! Des images là : une, deux, trois. Tu ne vois pas la chapelle ? Tu ne la reconnais pas ?? *(Sant-Wazheg)* ; **Hag goude moa trôet 'nèi e galleg neuhe hag 'benn un abadenn war-lerc'h noa gwraet imachou gad 'n Intron Varïa-Porzhou en un tu hag ar pater deus an tu-all, brezhoneg ha galleg** : Et après il l'a alors traduite en français et un certain temps après il fit des images de Notre-Dame des Portes d'une face et la prière de l'autre face, breton et français *(Pleiben)*

**IMBANN** ['imbɑ̃n] : [***embann(aff)*** 1499] vb. ; Proclamer / Annoncer

- **Imbann war ar groas** : Annoncer face à la croix les nouvelles de la semaine ; **An dra-he vis(e) imbannet raog war ar groas ha-toud « 'benn de-mañ-de zo ur werzh »** : Avant on annonçait ça face à la croix et tout « il y a une vente tel ou tel jour » *(Sant-Wazheg)*

**IMBISSILITEREZH** [imbisili'tɛːrəz-s] : n.f. ; Imbécillité

**An dra-he oa un imbissiliterezh d'o(be)r ! Ampech ur lon-keseg da wel sklêr, sinifi sort e-bed !** : C'était d'une imbécillité de faire ça ! Empêcher un cheval de voir clair, ça n'a aucun sens ! *(Skrigneg)*

**IMOBIL** [i'moːbil] : ad. ; Immobile / Scotché (-e) (fig.)

- **Chom imobil di-rag** : Rester scotché devant ; **Chomet oun imobil di-rag an tele** : Je suis resté scotché devant la télé *(Plouïe)*

**IMOR / UMOR** ['imɔr] ['ymɔr] : [***humor*** 1499 ; ***imurr*** 1744] n.f. ; Humeur / Acharnement / Irritation

**Me ma imor deuh an dra-he** : J'avais de l'acharnement envers ça *(Skrigneg)* ; **Houzh oa tik ! Deus an noñs, me vise 'kousked ba'r gambr us dèi, skrijè-hi ! Ya, skrijè-hi b(l)am e umor vise vall !** : Elle était vicieuse (la jument) ! La nuit, je dormais à l'étage au-dessus d'elle, elle criait ! Oui, elle criait parce qu'elle était de mauvaise humeur ! *(Kareis)*

- **Be en imor vad** : Être de bonne humeur ; **Deut oa d'ar friko, me(d) me lar dit oa ket 'n imor vad hañ !** : Elle vint au banquet, mais je peux te dire qu'elle n'était pas de bonne humeur hein ! *(Skrigneg)* ; **Ha pa teue vije in imor vad hag a blije daoñ dond ! Sete a teue war i dreig, oa ket red demp mond d'ar bal !** : Et lorsqu'il venait, il était de bonne humeur et aimait venir ! Il venait donc à pied, nous n'avions pas besoin d'aller au bal ! *(Skrigneg)* ; **Med me ma klêt 'hat keit-ha oan yowank, ma bet klêt kaos ar Chemin des Dames ga'n tad pé vïe en imor vad ! Pudur hañw oa bet ene !** : Mais moi j'ai entendu ma foi dans ma jeunesse, j'avais entendu parler du Chemin des Dames par mon père quand il était de bonne humeur ! Puisqu'il y était allé ! *(An Uhelgoat)*
- **Be in imor vall** : Être de mauvaise humeur ; **'Benn welen un dèn ha' vis(e) derañjet ga'r boesson, an dra-s(e) blije ket din, 'benn-neu'n visen in imor vall !** : Quand je voyais un individu qui était dérangé par l'alcool, ça ne me plaisait pas, j'étais dès-lors de mauvaise humeur ! *(Lokarn)*
- **Be un imor ba e gorv** : Être de mauvaise humeur ; **Ma'hat oa ar lapouss zo un imor ba e gorv** : Probablement que l'oiseau est de mauvaise humeur *(An Uhelgoat)*

**IMPLIJAÑ / IMPLIJIÑ** [im'pliːʒə] [im'pliːʒi] [impliʒ] : [***impligeout*** 1732] vb. ; Employer

**Ha mod-all vije ket implijet ar gwad ? Nann ?** : Et sinon on n'employait pas le sang ? Non ? *(Plouïe)* ; **Bremañ vé ket implijet kalz a gomzennou brezhoneg kin** : De nos jours on n'emploie plus beaucoup de mots bretons *(Plouïe)* ; **'Vi(d) amañ vije gwraet, matrehe partoud vije ket, me(d) amañ vije implijet dour-javel** : Ici on faisait, peut-être n'était-ce le cas partout, mais ici on utilisait de l'eau de javel *(Skrigneg)* ; **Ar varichaled a implije kalz traou neuhe d'ar poent-te 'benn lak(ad) an houarn war ar roujou-kirri** : Les maréchaux-ferrants utilisaient alors beaucoup de chose à ce moment-là pour sarcler de fer les roues de charrettes *(Brennilis)* ; **Hag an dra-he vije implijet kalz ga toud ar loned, ga tou'n traou, ga an dud (iv)è** : On employait beaucoup ça pour toutes les bêtes, pour tout, pour les gens également *(Skrigneg)* ; **Sete é red goûd pe-naos implijañ (a)naoñ** : Il faut donc savoir comment l'employer *(Skrigneg)* ; **Pa vé ket implijet, ya** : Quand ce n'est pas employé, oui *(Plouïe)* ; **Ma ! Ar re-he so dilhad solud, pec'hed é 'vel-kent pass implijiñ 'nê ! Danve ken solud-all !** : Eh bien ! Ce sont des vêtements solides, c'est tout de même pécher que de ne pas les utiliser ! Du tissu si solide ! *(Skrigneg)* ; **Am(añ) oa ur plac'h ba kêr am(añ) ha' na un new ba penn he di ha toud an dour a implijè-hi da werc'h(iñ) hi *vaisselle*, daolè-hi 'naoñ ahe !** : Il y avait ici une fille au village qui avait une auge dans le bout de sa maison et elle jetait là toute l'eau qu'elle employait ! *(Kareis)* ; **Lar(e)t vé 'è, med me meus ket bet implij(et) ar gomz-houzh gwal-alïes (aha)naon, ba'n tu-m(añ) gleeh ket 'n dra-(ho)nt** : On dit aussi, mais je n'ai pas utilisé ce mot bien souvent, de ce côté-ci vous n'entendrez pas ça *(Speied)*

- **Implijañ elektrissite** : Consommer de l'électricité ; **Implij a ra kalz elektrissite ?** : Ça consomme beaucoup d'électricité ? *(Plouïe)*

**IMPOJOU / EMPOJOU / EMPOIOU** [(i/ɛ̃)m'poːʒu] [ɛ̃m'po.ju] : [***impodou*** 1732] n.pl. ; Impôts

**Daw oa ka(v)oud forzig empojou** : Il fallait trouver pas mal d'impôts *(Landelo)* ; **Ar re-he vé pêet ga'n empoiou hañ ! Hag an arc'hant ya da bêo ar re-he, n'ya-(hè)gn ket da bêo…** : Ils sont payés par les impôts hein ! Et l'argent qui va pour les payer, il ne va pas payer… *(Lannedern)*

**IMPORTANT / EMPORTANT** [im'pɔrtən] [ɛ̃m'pɔrtən] : [***important*** 1612] ad. ; Important (-e)

**Med amañ é important deja deusonti he-hun med deus toud pezh a'h a goude** : Mais elle est importante de par elle-même déjà et de par tout ce qui vient ensuite *(Kallag)* ; **Ahe oa proprïeterien ba'r vro, me(d) n'eus ket proprïeterien vras, ar brassañ, welon-me, oa ar familh Crenn ba'r C'hlo(a)str oa an emportantañ** : Là il y avait des propriétaires dans le coin, mais il n'y a pas de grands propriétaires, le plus grand, que je vois, c'était la famille Crenn au Cloître qui était la plus importante *(Lannedern)* ; **Sete pé 'h ee an dud ar mod-se da verc'heta vijent ressevet hag a vije ar re-gozh a ree intañsïon deuh e gomportamant ha da wel pe-naos a 'n-om gomportet deus taol, an dra-he oa important !** : Donc lorsque les gens allaient ainsi draguer, ils étaient reçus et les vieux faisaient attention à son comportement, de voir comment vous vous comportiez à table, c'était important *(Skrigneg)*

**IMPOSSUBL** [im'posyb-p] : [***impossibl*** 1519] ad. ; Impossible

**Daon 'ha ! Impossubl é 'e !** : Dam ma foi ! C'est impossible aussi ! *(Skrigneg)* ; **Nann, impossubl oa lared nann** : Non, c'était impossible de dire non *(Lokarn)* ; **Impossubl é, peus kim(ed) soñjal !** : C'est impossible, tu imagines ! *(Plonee)* ; **Ar bla-mañ oa impossubl demp mond, pudur ni zo bet ba'h an teatr !** : Il nous était impossible de venir cette année, puisque nous sommes allés au théâtre *(Skrigneg)* ; **Ma vije bet krog an tan ba'r bern plous ha ba'r bern foenn, neuhe vije bet gwraet un tantad bras ha vije bet impossubl domp lao (a)naoñ** : Si le feu avait pris dans le tas de paille et le tas de foin, ça aurait fait une grande flambée, et nous aurions été dans l'impossibilité l'éteindre *(Plouïe)*

**IN** [in] : [vx. br. ***i(n)***] prép. ; Au / Dans le (/la) / En

✗ *syn.* : ***e***

◆ Au ; **Pugur an dud mod-se vé in-kouran, mod-all ouïont ket** : Puisque ainsi les gens sont au courant, sinon ils ne savent pas *(Skrigneg)*

◆ Dans le (/la) ; **Ur sakredïe foar oa in amzer gozh** : Il y avait une sacrée grande foire dans l'ancien temps *(Landelo)*

◆ En ; **Ah beñ neu'n in pañsioñ, ya** : Ah ben alors en pension, oui *(Lokarn)* ; **Bremañ (e)maint in fleur papred** : Maintenant ils sont tous en fleur *(Skrigneg)* ; **N'é ket, n'é ket ! In brezhoneg 'è** : Non, non ! En breton aussi *(Poullaouen)* ; **Ha troc'h anê in tammou bihen** : Et les couper en petits bouts *(Skrigneg)* ; **Oh ! In toud 'tre ar re-vihen hag ar re-vras !** : Oh ! En tout entre les petits et les grands ! *(Skrigneg)* ; **Beñ ya paotr ! Ya-ya, raog vije gwraet in derw hañ !** : Ben oui mon gars ! Oui-oui, avant on faisait en chêne hein ! *(Skrigneg)* ; **Ur mabig-Chesus neu'n, in sukr ase gis-se** : Un petit Jésus alors, en sucre là comme ça *(Lokarn)* ; **Ya, in vakeñchou (e)magn ar su'n-mañ !** : Oui, ils sont en vacances cette semaine ! *(Skrigneg)* ; **Me(d) hezh oa kemed skrivañgnou war'naoñ, in brezhoneg me(d) boñ…** : Mais il ne contenait que des écrits, en breton mais bon… *(Skrigneg)* ; **Hezh so da waskañ ar plous pa vé dornet da lak anè-gn in botou !** : Il sert à presser la paille lorsqu'on fait le battage pour les mettre en bottes ! *(Skrigneg)* ; **Ha surtoud oa gwisket in du ! Ga ur l(o)erou du hag ur saro du vije gati 'ha !** : Et surtout elle était vêtue en noir ! Une paire de bas noirs et un sarrau noir qu'elle portait ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Kar barzh ar gavotennou-se a feus gavotenn Kereis a vé gwraet in dow-ha-tri** : Mais dans ces gavottes tu as la gavotte de Carhaix qui se fait en deux-et-trois *(Plourac'h)* ; **Med ar lass da neuhe vije in koat 'è, tapet vije deus ar harzh ha choasisset vije ar re-vraw d'o(be)r mé-keres** : Mais pour-lors le lacet était aussi en bois, on le prenait de la haie et on choisissait les beaux pour faire si tu préfères *(Skrigneg)* ; **Ar vantell-le oa 'velt *une cape* ga ur c'hapuchon ! Pa lakeent o c'hapuchon, vij(e) ket gwel(e)t o vass, da zusken lar oagn in kañw** : Le mantelet était comme une cape avec un capuchon ! Lorsqu'elles mettaient leur capuchon, on ne voyait pas leur visage, pour montrer qu'ils étaient en deuil *(Skrigneg)* ; **Honn(e)zh zo ur gavotenn in tri-ha-pevar (iv)è med un tri-ha-pevar ha n'é ket braw da gontañ, kar gan ar pajou chassees da dro(a)d klei deus an tamm dow hag an tamm pevar** : Ce n'est une gavotte en trois-et-quatre non-plus mais une trois-et-quatre qui n'est pas facile à compter car pour tes pas tu chasses ton pied gauche au deuxième et au quatrième temps *(Plourac'h)*

➢ **In abondañs** : En abondance / À volonté / Abondamment ; **Pa oa jistr en abondañs** : Vu qu'il y avait du cidre à volonté *(Poullaouen)*

➢ **In bihen** : Depuis petit ; **Me(d) alerjik é deuh i gazh 'è ! Ha koulskoude é sa(v)et gantoñ in bihen ha-toud ! Ha bremañ dre ma teu war an oad, daon ! N'andur ket kin…** : Mais il est aussi allergique à son chat ! Et pourtant il est élevé avec lui depuis petit et tout ! Et maintenant à mesure qu'il avance en âge, dam ! Il ne supporte plus… *(Skrigneg)*

➢ **In mod e-bed** : D'aucune façon / En aucune manière ; **Set(u) an dud na laret nïent ket bet ràet o douar in mod e-bed !** : Les gens ont donc dit qu'ils n'auraient donné leur terre d'une aucune manière ! *(Poullaouen)*

➢ **In tomm** : Tout chaud ; **Greun linad a vije poahet ha laket in tomm war da vruched ah(e) blam da zegajiñ** : De la graine d'ortie était cuite et on te la mettait là toute chaude sur la poitrine pour te dégager *(Skrigneg)*

**INDER** [in'dɛr] : n.m. ; L'après-midi (entre midi et 17h) (cf. **ENDERW**)

**INDIKAÑ / ENDIKAÑ** [in'dikə] [en'dikə] : vb. ; Indiquer

**Setou war ar c'herseg oa an dra-se (e)ma indiket mad !** : Donc sur les chevaux c'était ça qui était indiqué ! *(Kleden)* ; **Me(d) kaoud a refeh aes a-walc'h, pugur endiket mad é** : Mais vous trouverez assez facilement, puisque c'est bien indiqué *(Skrigneg)* ; **Hag ar re-mañ oa viss ba-enne, lec'h oagn bet 'taped ur chopinad, nagn**

**endiket un hent fall dê d'ond d'ar gêr ! Un hent lous !!!** : Et ceux-ci avaient du vice, là où ils allèrent prendre une chopine, ils leur avaient indiqué un mauvais chemin pour venir à la maison ! Un chemin sale !!! *(Plonee)*

**INERVIÑ** [i'nɛrvi] : vb. ; Énerver (cf. **ENERVIÑ**)

**INGAL / ENGAL** ['iŋgal] ['ɛ̃ŋgəl] : [***egal*** 1499 ; ***ingal*** XVIᵉ] ad. ; Égal (-e) / Régulier (-e) / Régulièrement

**Ah ! Ingal !** : Ah ! C'est égal ! *(Plonee)* ; **Mond ingal ba'r labour** : Travailler de façon régulière *(Plouïe)* ; **Med engal zo !** : C'est égal ! (pas important) *(Skrigneg)* ; **A-wechou pé teue keseg ha' oaint ket kustum da labour assames pad un neubeud amzer vije ket ingal toud an traou gate** : Parfois lorsque des chevaux venaient et n'étaient pas habitués à travailler ensemble pendant un peu de temps ils ne faisaient pas tout de façon régulière *(Plouïe)* ; **Ar re ouïe pe-naos da 'n-om zigemer d'ober ur labour aes ha dalc'h d'hond ingal ga'r park** : Ceux qui savaient comment s'y prendre pour faire un travail facile et continuer d'avancer de façon régulière dans le champ *(Plouïe)* ; **Gav ket din laregn « troc'had » med ingal é, troc'het oa** : Je ne crois pas qu'ils disaient « troc'had » mais c'est égal, il était coupé *(Skrigneg)* ; **Dou(a)r n'é ket pounner, med engal é memes-tra !** : Une terre qui n'est pas lourde, mais quand-même arrangée ! *(Skrigneg)* ; **Divêd oan sevel c'hoazh, wichou zigouee neu'n, med engal é ! An dra-he oa ket sañsubl !** : J'étais encore tard à me lever, ça arrivait alors parfois, mais peu importe ! C'est pas grave ! *(Skrigneg)* ; **Deut oa peus-divêd, deut 'oa sur, oh ya ! 55 'barzh é bet les(k) ar saout maes da nos ingal** : C'était arrivé relativement tard, c'était arrivé sûrement, oh oui ! En 55 avant que les vaches ne furent laissées dehors la nuit régulièrement *(Laz)* ; **Ya, valïant é an amzer hag alïes barzh un devezh vé tẽñval deuh ar mintin, a-wichou vé mourenn ha goude neuhe sklêrijenn an amzer ha goude vé gwel(et) ar c'houmoul 'tond 'darre hag er memes de vé, n'é ket ingal !** : Oui, le temps est variable, souvent dans une journée le temps est sombre le matin, il y a parfois du brouillard et ensuite le temps s'éclaircit et après on voit les nuages revenir, ce n'est pas égal dans la même journée *(Skrigneg)*

**INGALIÑ** [in'gɑːlə] : [***ingalaff*** 1499] vb. ; Égaler / Égaliser / Arranger / Réparer / & n.vb. Surface

**Matresse zo voien d'ingaliñ 'naoñ, ahe (e)ma ! Ma heus c'hoant 'o rôet dit** : Peut-être qu'on peut le réparer, il est là ! Si tu veux tu l'auras *(Skrigneg)* ; **Ar bir, beñ vije gwraet ur rinier d'an dour da zond war ar rod-mil(in) !** : Le bief de moulin, ben on faisait une rivière pour que l'eau vienne sur la roue du moulin *(Skrigneg)* ; **Ha da-houde an dour teue ba'r memes ingaliñ hag ar bla war-lerc'h vise gwraet un toull ba pelloc'h** : Et ensuite l'eau venait à la même surface et l'année d'après on faisait un trou plus loin *(Brennilis)* ; **An heñchou zo vall hag ar mod-all teufemp ket (a-)benn gwech e-bed d'ingaliñ (a)nê** : Les routes sont mauvaises et autrement nous n'arriverons jamais à les égaliser *(Skrigneg)* ; **Alala ! N'é ket braw ingaliñ toud an dud hañ !** : Alala ! Ce n'est pas facile d'accorder tout le monde hein ! *(Skrigneg)* ; **Med ene ma vije bet ingalet ugent la so** : Mais là si elle avait été arrangée il y a vingt ans *(Skrigneg)* ; **Vijent trïet 'n-or lak anê ba'r steud dija, vïent ingalet ! Mem lake 'nê prop ha goud(e) ga(v)es 'nê prop 'vi(d) eren 'nê !** : On les triait en les mettant déjà en andains, on les égalisait ! Je les mettais proprement et ensuite tu les trouvais propres pour les lier ! *(Pluskelleg)* ; **Me gav din (e)mañ 'hond da Gallag ma zad ! 'H ingalañ i vissiklèt (e)mañ !** : Je crois que mon père va à Callac ! Il répare sa bicyclette ! *(Karnod)* ; **Me(d) ahe vije red ingaliñ ar bir 'benn 'h ee an dour mad 'ta deuh ar vil(in) !** : Mais là il fallait arranger le bief de moulin pour que l'eau aille donc bien du moulin ! *(Skrigneg)*

- **En-om ingaliñ (ga)** : S'arranger (avec) ; **Med (e)n-om ingalet meump gwraet dalc'h-mad ga'r re oa adverserien dimp ha n'eus ket bet problemou heñ** : Mais nous nous sommes toujours arrangés avec nos adversaires et il n'y a pas eu de problème hein *(Kalaner)* ; **Emsa(vo)c'h é dit lared dê : « 'N-om ingalet ahe ! An dra-he na sell ket deuh-ouin-me ! » N'ees ket da liboudenniñ !** : Il est préférable que tu leur dises : « Arrangez-vous là ! Ça ne me regarde pas ! » Tu ne vas pas faire l'hypocrite ! *(Skrigneg)*

**INKARDAÑ** [iŋ'kardə] : vb. ; Carder (cf. **EKARDAÑ**)

**INKARDER** [iŋ'kardər] : n.m. ; Cardeur (cf. **EKARDOUR**)

**INOPTISAÑ** [inop'tiːzə] : vb. ; Hypnotiser

**Inoptiset oa o selled deus ar re-he !** : Il était hypnotisé à les regarder ! *(An Uhelgoat)*

**INOSSANT** [i'nosən] : [***innocent*** 1499] adj. & n. ; Innocent (tous sens) / Idiot

**C'hwi zo un inossant ! Deus d'an nec'h ! Me ziskoueo doc'h !** : T'es un idiot ! Monte ! Je vais te montrer ! *(Sant-Hern)* ; **Map-kas(t) inossant ! An dra-he oa da skeud a heuilhe (a)han(ou)t !** : Espèce d'idiot ! C'était ton ombre qui te suivait ! *(Skrigneg)* ; **Ha oa neuhe derbed daoñ beañ dïot, 'n-om ga(v)et 'velt un inossant ba'h ar yêr** : Il avait alors failli être un idiot, se retrouver comme une imbécile à la maison *(Skrigneg)*

**INOUIÑ** [i'nu-i] : [***enoeaff*** XVIᵉ] vb. ; (s') Ennuyer / Trouver le temps long (cf. **LOUED**)

**Inouet vên ba ma gwele** : Je m'ennuie dans mon lit *(An Uhelgoat)* ; **Me zo inouet kleo hezh** : L'entendre m'ennuie *(Skrigneg)* ; **Inouet é an heñi a gav hir an amzer** : Est ennuyé celui qui trouve le temps long *(Plouïe)* ; **Ma ket klêt hini (e-)bed (a)nê ha lared oa bet inouet** : Je n'entendis aucun d'entre dire qu'il s'était ennuyé *(Skrigneg)* ; **Oh ! Me vije inouet 'hond d'o(be)r traou mo(d)-se !** : Oh ! Ça m'ennuyait d'aller faire des trucs comme ça ! *(Skrigneg)* ; **Gwir é wichou vije skuizh 'tihan 'è, pa ves inouet pe loued !** : C'est vrai que parfois on était également fatigué en s'arrêtant, lorsque tu t'ennuies ou que ça te saoule ! *(Skrigneg)* ; **Tiwoull ar saout vije c'hoarïet d'ar mïañ pugur vije hir an amzer hag inouet vijemp ga'r saout** : C'était garder les vaches qu'on jouait le plus puisque le temps était long et que les vaches nous ennuyaient *(Skrigneg)* ; **Tri devezh goude oa 'n-om**

**ga(v)et da veañ inouet ha tamm (e-)bed na ket kin ! Neuhe oa cheñchamant, houzoh walc'h** : Trois jours plus tard il finit par s'ennuyer et il n'avait plus rien ! Alors ça changeait, vous savez bien *(Skrigneg)*

**INOUÜS** [i'nu:yz-s] : [***enoeus*** 1500] ad. ; Ennuyant (-e)

**Hezh é inouüs klêo 'naoñ !** : Il est ennuyant à entendre ! *(Skrigneg)* ; **Inouüs é 'ha klêo 'naoñ !** : Ma foi c'est ennuyant de l'entendre ! *(Skrigneg)*

**INTAÑSÏON** [intɑ̃'sijən] : [m. br. ***intencion***] n.f. (pl. **-ou** [intɑ̃'sjɔ̃:nu]) ; (**ober -**) (faire) Attention

**Wichou ar c'hazh a'h a war i lerc'h ha ra ket intañsïon dalc'h-mad, houzoh walc'h** : Parfois le chat le suit et il ne fait pas toujours attention, vous savez bien *(Skrigneg)* ; **Beñ, n'é ket marc'had-mad med daon ! An dra-he bad pell 'è ma res intañsïon da lakad 'nê mod so gleet** : Ben, ce n'est pas bon marché mais dam ! Ça dure longtemps aussi si tu fais attention de les mettre de la manière qui convient *(Skrigneg)* ; **Daw oa d'o(be)r intañsïon, wechou ouïer ket, ar re-s(e) ouïe gwerzhañ kerseg wechou ha' vise tik !** : Il fallait faire attention, parfois on ne savait pas, ils pouvaient parfois vendre des chevaux qui étaient vicieux *(Kergloff)* ; **Na ket spered walc'h neu'n da gompren lar oa gleet daoñ 'h o(be)r intañsïon toud ar pezh a lare ar re-gozh 'è** : Il n'avait alors pas la présence d'esprit de comprendre qu'il fallait aussi faire attention à tout ce que les anciens disaient *(Kergloff)* ; **Red vise dec'h 'è o(be)r intañsïon, kad owen a vise bet deut klañw ba'n dro pet(r)a !** : Il fallait que vous fassiez attention, de peur qu'elle ne soit malade du même coup quoi ! *(Kareis)*

**INTAÑW** ['intɑ̃w] : [***eyntaff*** 1464 ; ***intanff*** 1670] n.m. ; Veuf / **INTAÑWES / INTAÑVES / INTAMES** [in'tɑ̃:wəz-s] [in'tɑ̃:vəz-s] [in'tɑ̃:məz-s] : [***eyntaues*** 1464] n.f. ; Veuve

**Hi-hun oa-hi, houzh oa intañwes** : Elle était seule, elle était veuve *(Kleden)* ; **Pegur ma mamm oa chom intames ha oamp chomet pemp gati** : Car ma mère était restée veuve, et nous étions cinq avec elle *(Skrigneg)* ; **Med me oa intañves pell oa ha houzh na owen pete-goûd mïen klasket ur bonami** : Mais j'étais veuve depuis longtemps et elle avait peur au cas où j'aurais cherché un bon ami *(Skrigneg)* ; **Hag un devezh oa 'n-om ga(v)et 'ti ur yontr du-m(añ) ha heñ oa intañw, houzoh walc'h** : Et un jour il se retrouva chez un oncle chez moi qui était veuf, vous savez bien *(Skrigneg)* ; **Ha mamm-gozh oa intañves 'benn-neuhe ha sell ma zad ha mamm oa deut amañ ganti da zelc'hen ar feurm neuhe** : Et grand-mère était pour-lors veuve et donc mon père et ma mère vinrent ici avec elle pour alors tenir la ferme *(Skrigneg)* ; **Mé dad-kozh, tad ma dad, oa dimêt d'un intañves ha' na c'hwec'h (a) vigwal(e) ha goud(e)-se oa bet dow neu'n c'hoazh** : Mon grand-père, le père de mon père, était fiancé à une veuve qui avait six enfants et ensuite il y en eut encore deux *(Ponvel)*

**INTELLIJANT / ENTELLIJANT** [intɛ'li:ʒən] [entɛ'li:ʒən] : [***intellijant*** 1992] ad. ; Intelligent (-e)

✗ *syn.* : ***spereded***

**Me ma ka(v)et un aer vad hag intellijant d'an den-te** : J'avais trouvé que cette personne avait une bonne tête et un air intelligent *(An Uhelgoat)* ; **Med ar c'heseg so intellijant ! Intellijant-tre !** : Mais les chevaux sont intelligents ! Très intelligents ! *(Skrigneg)* ; **Toud ar c'heseg oagn ket reizh, me(d) entellijant oa ar c'heseg, ar re-he gomprene dizhtu !** : Tous les chevaux n'étaient pas dociles, mais ils étaient intelligents, ils comprenaient toute de suite ! *(Skrigneg)*

**INTENTAÑ / ENTENTAÑ** [in'tɛntə] [en'tɛntə] : [***ententaff*** 1464] vb. ; Saisir / Comprendre (cf. **KOMPREN**)

**Med pass bet intentet mad ar galleg (e)vel so gleet** : Mais (j'ai) pas eu bien saisis le français comme il faut *(Lokmarïa)* ; **Matrehe hag intentet ket mad an traou petramed laron ket mad** : Peut-être ne discernez-vous pas bien les choses ou bien je ne dis pas bien *(Plonee)*

- **'N-om ententiñ** : Se comprendre ; **N'eus ket voien da 'n-om ententiñ ga'n taragn** : On n'arrive pas à se comprendre à cause du tonnerre *(Poullaouen)*

**INTERESS** [in'te:rɛs] : [***interest*** 1633] n.m. ; Intérêt

**Gwel a rañw lar res fagod pounner hag interess heus pudur eint pêet dre gant** : Je vois que tu fais de lourds fagots et tu as intérêt puisqu'ils sont payés au quintal *(An Uhelgoat)*

**INTERESSANT / ENTERESSANT** [inte'rɛsən] [ente'rɛsən] : [***interessant*** 1992] ad. ; Intéressant (-e)

**Ka(v)et meus interessant abominab anaoñ** : Je l'ai trouvé extrêmement intéressant *(Skrigneg)* ; **Chilow un' ha' n'é ket interessant** : Écouter quelqu'un qui n'est pas intéressant *(Plouïe)* ; **Hag interessant walc'h é ar merk-ha-tregont** : Et le merk-ha-tregont est assez intéressant *(Skrigneg)*

- **Ober e interessant** : Faire son intéressant ; **Ha lod 'e viche arc'hant ba o godilli pé 'h eent d'ar baliou ahe ha 'h o(be)r o enteressant !** : Et aussi certains avaient de l'argent dans les poches lorsqu'ils allaient là dans les bals pour faire leur intéressant ! *(Skrigneg)*

**INTERESSIÑ** [inte'rɛsə] : [***interesein*** 1904] vb. ; Intéresser

**Hardi eint interesset !** : Ils sont très intéressés ! *(Skrigneg)* ; **An dra-he interess aha(n)on memes-tra** : Ça m'intéresse quand-même *(Berrien)* ; **Meus ket gwelet nintra a-gement interess (a)ha(n)on** : Je n'ai rien vu de ce qui m'intéresse *(Plouïe)* ; **An dra-he 'n-(hi)ni a interess 'nê ar mïañ** : C'est ça qui les intéresse le plus *(Skrigneg)* ; **N'é ket ! Ha neu'n 'n-em interessent ket se !** : Non ! Et alors ils ne s'intéressent pas à ça ! *(Plourac'h)* ; **Ma vïent bet interesset ga'r politik, a du pe du, nïent bet gwraet un dra menneket, med nann !** : S'ils avaient été intéressés par la politique, d'un côté ou de l'autre, ils auraient fait quelque chose, mais non ! *(Poullaouen)* ; **Ur wech dre var(e) vïe gwraet añwn, vïent klass armou, da wel ha' vïe fusilhou ti ar re-gozh ha traou mod-se ! 'N**

**(dr)a-h(e) interesse 'nê** : On nous faisait peur une fois le temps, ils cherchaient des armes, pour voir s'il y avait des fusils chez les anciens et des trucs comme ça ! C'est ce qui les intéressait *(Plonee)* ; **Ma teufe da joñj diñ, med pell-zo meus ket bet 'n-om interesset hañ ! Nann, bremañ 'n-om leuskon kalm** : Si je me rappelais, mais ça fait longtemps que je ne m'y suis pas intéressée hein ! Non, maintenant je me laisse tranquille *(Poullaouen)* ; **Oh ! An dra-he blije ket din kalz 'ha ! N'on ket 'vid lared 'hat ! An dra-he n'interesse k(et) aha(no)n-me** : Oh ma foi ça ne me plaisait pas beaucoup ! Je ne peux pas dire alors ! Ça ne m'intéressait pas *(Skrigneg)* ; **Med ar re a reent ket amann gwech-all, hè zo interesset ar mignañ toud ! Ar re-he teue da sell deusou(d)oc'h ha da gontañ...** : Mais c'est ceux qui ne faisaient pas de beurre qui sont les plus intéressés de tous ! Ils viennent vous voir et parler... *(Plonee)*

- **'N-om interessiñ da + *vb.*** : S'intéresser pour + *vb.* ; **Pet(r)a ?!! Ar re-all oa o-hun c'hoazh ha oas ket 'vid 'n-om interessiñ da bidiñ un' bennañket hag a oa i-hun ?** : Quoi ?!! Les autres étaient encore seuls et tu ne pouvais t'intéresser pour en inviter un qui était tout seul ? *(Skrigneg)*
- **'N-om interessiñ ga *udb.*** : S'intéresser à *qqchose* ; **Me ga(v)e din lar vis(e) ket bet 'n-im interesset an dud, 'vel lar Jean, ga'n amann** : Je pensais que les gens ne se seraient pas intéressés, comme dit Jean, au beurre *(Plonee)*

**INTERNET** [intɛrnɛt] [ɛ̃tɛrnɛt] : n.m.; Internet

**Ha ma ka(v)et da sell war an internet gantoñ** : Et j'avais trouvé à regarder sur l'internet grâce à lui *(Karnod)* ; **Bernard oa selled war internet neuhe ga petra dibiñ 'naoñ** : Bernard regardait alors sur internet avec quoi le manger *(Skrigneg)*

**INTERRAMANT / ENTERRAMANT** [(i/e)n'trɑ̃m(əd-t)] [(i/e)n'tɛrmɑ̃n-t] : [***enterramant*** 1464] n.m. & n.f. (pl. **interramañchou** [(i/e)nt(ɛ)rɑ̃'mɑ̃ʃu]) ; Enterrement

**An intrramañchou** : Les enterrements *(Plouïe)* ; **Un intrramant (bras / vras)** : Un bel enterrement *(Berrien)* ; **Pé oè disoc'het an interramant** : Lorsque l'enterrement fut terminé *(Kergrist)* ; **Med pé oè erro da vervel oa gwraet un interramant *première classe* gantañ** : Mais lorsqu'il mourut on lui fit un enterrement de première classe *(Kergrist)* ; **Beka neu'n vise interamañchou** : Jusqu'à lors on faisait des enterrements *(Kergrist)* ; **An eskop-Kemper oa deut d'o(be)r interramant** : L'évêque de Quimper était venu faire l'enterrement *(Ponvel)* ; **O(be)r toud an interramañchou, prepariñ tou'n traou, lakad tou'n traou d'ar bêleg prest !** : Faire tous les enterrements, préparer les choses, tout mettre prêt pour le prêtre ! *(Kallag)* ; **Ha ba'n ilis, pé vïe marw un' bennag, lod vise int(e)rramant vras ha int(e)rramant vihen !** : Et à l'église, lorsque quelque était mort, pour certains c'était le grand enterrement et le petit enterrement ! *(Brennilis)* ; **Sete ar mod-se oa aet ar person da wel (a)nèoñ da bêo an int'rramant ha hañw lar na ket arc'hant** : Donc comme ça le recteur était allé le voir pour qu'il paie l'enterrement et il n'avait pas d'argent *(Ar C'hloastr-Pleiben)* ; **Ha goude neuhe, an int'rramañchou, beñ gwech-all vije gwraet difer's i(v)e 'tre ar re-bowr hag ar re-benvidig** : Et alors après, les enterrements, ben autrefois on faisait aussi la différence entre les pauvres et les riches *(Berrien)*

- **Da ze an interramant** : Au jour de l'enterrement ; **Da ze e int(e)rramant é spont memes-tra gwel, pudur oa teir vestres daoñ ba'h e int'rramant ! Teir deuh ar re na bet, gad o bugale ! Ah ! Med re-wir é !** : Le jour de son enterrement c'est quand-même effroyable de voir, puisque trois de ses maîtresses étaient à son enterrement ! Trois de celles qu'il a eu, avec leurs enfants ! Ah ! Mais c'est trop vrai ! *(Skrigneg)*
- **Interramant c'hentañ klass** : Enterrement de première classe ; **Ha un' penvidig vije gwraet un int'rramant c'hentañ klass hag ar re-bowr neuhe oa *deuxième classe* pe *troisième classe*** : Pour un riche on faisait un enterrement de première classe et alors les pauvres c'était de deuxième classe ou de troisième classe *(Berrien)*
- **Kafe an interramant** : Café d'enterrement (trad. après l'enterrement) ; **« Kafe an int'rramant » vije laret, pugur goud(e) nagn an hent d'o(be)r c'hoazh d'ond war o c'his ! An dra-he zo chomet 'bowe ar mod-te !** : On disait « le café de l'enterrement », puisque après ils avaient encore la route à faire pour rentrer ! C'est resté depuis ! *(Berrien)*
- **Overenn-interramant** : Messe d'enterrement / Messe de funérailles ; **Ur bla ! Oagn sañset, ya, me(d) pa(ss) ar vantell-le, ar vantell-le vij(e) keme(d) da ze an ent(e)rramant ha da ze an aver(e)nn-ent'rramant vij(e) 'è** : Un an ! Ils étaient censés, oui, mais pas le mantelet, le mantelet n'était qu'au jour de l'enterrement et aussi au jour de la messe d'enterrement *(Skrigneg)*

**INTERRIÑ** [in'tɛrə] : [***enterraff*** 1499] vb. ; (se faire) Enterrer / Inhumer

**Med oè ket interret heñ ba Kergrist, digasset oè da interriñ da Rostrenn** : Mais il ne fut pas enterré à Kergrist, on l'amena se faire inhumer à Rostrenen *(Kergrist)* ; **Bremañ yan da zivun ar meveien da zond da interr (a)naoñ** : Maintenant je vais réveiller les valets pour qu'ils aillent l'enterrer *(Plonee)* ; **'Hend-all vije bet interret bew** : Autrement il aurait été enterré vivant *(An Uhelgoat)* ; **Dec'h oa c'hwec'h la ha dow-ugent oa interret ma mamm** : Hier ça faisait quarante-six ans que ma mère fut enterrée *(Ponvel)* ; **Ma'hat oa interret ur plac'h hag a oa tud 'tond d'ar yêr deus Kallag pe passeal ene** : Une femme était probablement enterrée et il avait des gens rentrant chez eux de Callac ou y passant *(Ponvel)* ; **Beñ an hin(i) koshañ zo marw, so interret ba Lannedern, pé oa-ñw bla war'n-ugent, marw ga'n albumin** : Ben l'aîné est mort, inhumé à Lannédern, lorsqu'il avait vingt-et-un ans, mort de l'albumine *(Lannedern)*

**INTERROJIÑ / ENTERROJIÑ** [int(ɛ)'roːʒə] [entɛ'roʒi] : [***(e/i)nterrogaff*** 1499] vb. ; Interroger

**I't'rrojiñ un toullad hailhoned** : Interroger une bande de vauriens *(Poullaouen)* ; **Me é ar c'hentañ heñi a peus enterrojet ba Speied ? Ha neu'n 'n heñi divèoñ ?** : Je suis le premier que tu as interrogé à Spézet ? Et alors le dernier ? *(Speied)* ; **Ba an *troisième âge* lar oant deut d'enterrojiñ ar re oa ganet surtoud in brezhoneg ha an**

**dra-he 'n-(hi)ni é ! An dra-he 'n-(hi)ni a interess 'nê ar mïañ** : Au troisième âge ils sont venus interroger surtout ceux qui étaient nés en breton et c'est ça ! C'est ça qui les intéresse le plus *(Skrigneg)*

**INTOKSIKAÑ / ENTOKSIKAÑ** [into'ksikə] [ɛ̃(n)to'ksikə] : vb. ; Intoxiquer

**Un'-ell oa goullet ha na goueiet deuzhtu petra oa digoueet ga'r gaseg : houzh oa intoksiket** : On a demandé un autre et de suite il a su ce qui était arrivé à la jument : elle était intoxiquée *(Kleden)* ; **An dra-s(e) oa ket klañw ! An dra-se oa eñtoksiket, ma peus c'hoant pet(r)a ! Ar gaz vougè 'nèi** : Ce n'était pas malade ! C'était intoxiqué, si tu veux quoi ! Les gaz l'étouffaient ! *(Kareis)* ; **Teir gwech oa-ñw bet entoksiket, ma kasset 'naoñ da Gemper ha nintra d'o(be)r ! Nintra ! Daw é kaoud bolonte vad !** : Il a été intoxiqué trois fois, je l'avais amené à Quimper et rien à faire ! Rien ! Il faut avoir de la bonne volonté ! *(Plonee)*

**INTRON** [in'trɔ̃:n] : [***itronn*** 1499] n.f. (pl. **-ésed** [intrɔ̃'ne:zəd-t]) ; Madame / Dame

**Ha pé oa deut an intron d'ar gêr e-se** : Et donc lorsque la dame revînt à la maison *(Kolloreg)* ; **Ah sertenamant ! Med an intron rank dond assames ganin** : Ah certainement ! Mais la dame doit m'accompagner *(Plonee)* ; **Un intron vras, ar vrassañ intron** : Une grande dame, la plus grande dame *(An Uhelgoat)* ; **Set(ou) ar vatezh voa aet da lared d'an intron** : La servante alla donc dire à la dame *(Plonee)* ; **An otrou skoache deuh e intron** : Le monsieur se cachait de sa dame *(Plonee)* ; **Memes ouïer war re an demeselled hag an intronésed, pe oa un tamm penvidig pe oa ket, pugur vije laket boulousennou** : On savait même sur ceux des demoiselles et des dames, quand elles étaient riches ou non, puisque on mettait des pièces de velours *(Skrigneg)* ; **Ya, sete mamp pêet da zond da servijiñ aha(no)mp, ni mamp c'hoant da ve intronésed** : Oui, nous avions donc payé pour qu'on vienne nous servir, nous voulions être des dames *(Skrigneg)* ; **Sete oa matezh barzh ti un intron ha barzh ti an intron-se vije ar c'hoa(r)i-kartou beb su(zhu)n, re-gozh ba'h hi zi teue da c'hoa(r)i-kartou** : Elle était donc servante chez une dame et chez cette dame-là on jouait aux cartes chaque semaine, chez elle des anciens venaient jouer aux cartes *(Skrigneg)* ; **Me(d) me gred, intron, poent domp dihan d(a) gont kaochou 'è pe, 'benn ar fin, matre'n vo keme(d) mé rimodell din kin, daw din aret(al) dé gaoseal !** : Mais je crois, madame, il est temps pour nous aussi d'arrêter faire la parlote ou bien, pour finir, peut-être n'y aura-t-il plus que mon conte, il faut arrêter de parler ! *(Sant-Wazheg)*

**INTRON-VARÏA** ['intrɔ̃nva'ri:ə] : [***Itrôn-Varia*** 1850] n.f. ; Notre-Dame / Vierge Marie

**Med, ba Kleden 'e, an Intron-Varïa surveiè he bugwal(e)** : Mais à Cléden aussi, la Vierge Marie surveillait ses enfants *(Kleden)*

- **Chapel an Intron-Varïa** : Chapelle de Notre-Dame des Cieux (Huelgoat) ; **Med me meus ket memes ur foto deus chapelig an Intron-Varïa** : Mais je n'ai même pas une photo de la petite chapelle de Notre-Dame des Cieux *(Sant-Wazheg)*
- **Intron-Varïa Porzhou** : Notre-Dame des Portes ; **Sete me meus skrivet un tamm pater d'an Intron-Varïa Porzhou da houll digati o(be)r un dra bennaket ! Da mired deus an dud da 'n-im gann mod-se** : J'avais donc écrit une prière pour Notre-Dame des Portes pour lui demander de faire quelque chose ! Pour empêcher les gens de se battre ainsi *(Pleiben)*

**ÏOUL** ['ijul] [iul] ['iwil] : [***eol*** 1499] n.m. ; Huile

**Ïoul ha gwin-êgr** : De l'huile et du vinaigre *(Kolloreg)* ; **An dra-he na gwraet 'vel ur veradenn-ïoul** : Ça avait fait comme une gouttelette d'huile *(Poullaouen)* ; **Trampet ba 'n toas ha laket ba'n ïoul tomm** : Trempé dans la pâte et mis dans l'huile chaude *(Plouïe)* ; **Med pé oa à hond da lakad ïoul barzh ar goulou** : Mais lorsqu'il alla mettre l'huile dans le cierge *(Berrien)* ; **Me zo hond da lakad ur bann(ac')h ïoul deuh ma hini ba'h hini ma gwreg !** : Je vais mettre un peu d'huile du mien dans celui de ma femme ! *(Berrien)* ; **Hezh na doworn rust hag a teue gwenan daoñ ha heñ lake ïoul devet** : Il avait des mains calleuses et il avait des verrues, il mettait de l'huile brûlée *(Skrigneg)*

- **Ïoul brec'h** : Huile de coude ; **Gad ïoul brec'h** : Avec de l'huile de coude *(Poullaouen)*

**ÏOULAÑ** [i'u:lə] : [***eoli*** 1659] vb. ; Huiler / Tourner au gras

- **Chistr ïoulet** : (du) Cidre tourné au gras ; **Ur bann'h chistr ïoulet** : Un verre de cidre qui a tourné au gras *(Plouïe)* ; **Gast ! Am(añ) é ïoul(e)t ar jistr !** : Putain ! Ici le cidre est tourné au gras ! *(Skrigneg)* ; **Ha lod dije chistr ïoulet ! Ar varrikenn oa ket net pe un dra mennañket oa ba un tu mennag** : Et certains avaient du cidre tourné au gras ! La barrique n'était pas propre ou-bien il y a quelque chose quelque part *(Skrigneg)*

**IRIGIÑ** [i'ri:gi] : vb. ; Irriguer (cf. **DOURAÑ / DOURENNIÑ**)

**Med ! Ase oa ur wazh da dapañ dour deus ar stêr vras, deus ar rinier, *c'est-à-dire* deus antre ar prajou d'irigiñ ar prad ha vé gwraet un tantad barzh** : Mais ! Il y avait là un ruisseau pour amener l'eau de la grande rivière, du fleuve, c'est-à-dire de l'entrée des prés pour irriguer le pré et on y fait une flambée à l'intérieur *(Ponvel)*

**IRVIN** ['irvin] : [vx. br. ***irbin*** ; ***iruin*** 1499] coll. (sing. **-enn** [ir'vi:nən] **irvênn** [ir'vɛn]) ; Radis

**An dra-he zo irvin ! D'ar saout vije lak(et) an dra-he** : Ça c'est les radis ! On mettait ça aux vaches ! *(Skrigneg)* ; **Ahe meus deja karotes tond er-maes hag a meus deja irvin 'è ha neuhe memes pour 'tiwan** : Là j'ai déjà des carottes dehors et j'ai déjà aussi des radis et alors même des poireaux qui germes *(Skrigneg)* ; **Ahe meus irvin ru deja** : Là j'ai déjà des radis rouges *(Skrigneg)* ; **An irvin é ar pezh weles-te in bern ahe bremañ, ba'h ar parkeier weles 'nê in fleur toud ahe bremañ ! Mer'n toud !** : Les radis, c'est ce que tu vois en tas là de nos jours, tu les vois tous là en fleur dans les champs ! Tous jaunes ! *(Skrigneg)* ; **Peus ket joñj oamp 'n-om ga(v)et ba ur feurm**

**ba Plouguer ha oa ar gargad-irvin war-greis ar porzh** : Tu ne te rappelles pas quand nous nous sommes retrouvées dans une ferme à Plouguer, il y avait un chargement de radis au beau milieu de la cour *(Kergloff)* ; **Bep-heñi na tapet e irvênn hag a mamp koachet 'nèi deus hon dilhad deus ur mouchouer 'vel-mañ, am(añ) mamp debet nèi ar mod-se, plusk ha-toud** : Chacun avait pris son radis et nous l'avions dissimulé contre nos vêtements contre un mouchoir comme-ci, ici nous l'avions mangé comme ça, avec la peau *(Kergloff)*

**ISEL / IJEL / IJIL** ['i:zəl] ['i:ʒəl] ['i:ʒil] : [vx. br. ***isel***] ad. ; Bas (-se)

**Ahe zo ba'h ur park ahe (e)maint ijel-tre !** : Là il y a un champ, ils sont très bas *(Skrigneg)* ; **Ar re dreut vïe ur pris ijelloc'h neuhe** : Les maigres étaient donc à un prix plus bas *(Plouïe)* ; **Ijel an douar** : La terre est basse *(Lannedern)* ; **Ar goueleg é an tu isellañ deus ar barres** : Le « **goueleg** » c'est le côté le plus bas de la paroisse *(Plouïe)* ; **I wreg oa ijil-ijil-ijil ar goulou !!!** : La lumière de sa femme était très très basse !!! (son cierge) *(Berrien)* ; **Am(añ) weles 'è (e)ma-heñw ijelloc'h un tamm mat heñ !** : Tu vois ici aussi qu'il est pas mal plus bas hein ! *(Kareis)* ; **Ka(v)et a vé hag a eint ijel a-walc'h, med kalz a'h a da dap anê gad ur peilh** : On en trouve et ils sont assez bas, mais beaucoup les attrapent avec un peigne *(Skrigneg)*

- **Erro é isel an dour ga e batates** : Il est à l'article de la mort / Il a le cigare au bout des lèvres (mot-à-mot : arrivée est basse l'eau avec ses patates) ; **Aet é da flutañ ! E'o é isel an dour ga e batates** : Il est parti chier accroupi ! Il a le cigare au bout des lèvres *(Ponvel)*
- **Kaoud ur rèr ijel** : Être un nabot ; **Heñ neus ur rèr ijel !** : C'est un nabot *(Skrigneg)*
- **Lakad *ub.* ijel-tre** : Rabaisser *qqn.* ; **An dra-he (e)vid lak aha(no)mp ijel-tre** : C'est pour nous rabaisser *(Plouïe)*
- **Pa vé ar gwinili é nijal ijel-tre vé sin ar glô gate** : Quand les hirondelles volent très bas c'est signe de pluie (prov.) *(Plouïe)*
- **Iselloc'h / Ijelloc'h** [i'zɛlɔh] [i'ʒɛlɔh] : Plus bas / De condition sociale inférieure ; **Ijelloc'h, deg pe ugent metr ijelloc'h (e)vid an hangar** : Plus bas, dix ou vingt mètre plus bas que le hangar *(Skrigneg)*
- **Iselloc'hig / Ijelloc'hig** [izɛ'lɔhig-k] [iʒɛ'lɔhig-k] : Un peu plus bas

**ISELLAAD / IJELLAAD** [iʒɛ'lɑ:d-t] : [***ysselhat*** 1499] vb. ; Baisser / (s') Abaisser

**Moien zo d'ijellaad 'e un tammig** : On peut aussi baisser (le son) un petit peu *(Plourac'h)*

**ISKIS** ['iskiz-s] : [vx. br. ***escis***] ad. ; Étrange

**Un dro iskis erruet ganen-me pé oain bihen-tre** : Une étrange histoire qui m'est arrivée lorsque j'étais tout petit *(An Uhelgoat)*

**ISLONK** ['izlɔ̃ŋk] : [***islouñk*** 1850] n.m. (pl. **-ou** [iz'lɔ̃ŋku]) ; Abysses

**War bord ar stêr, ijelloc'h (e)vid an islonk** : Au bord de la rivière, plus bas que l'abysse *(An Uhelgoat)*

**ISOLOAR** [isolwar] : n.m. (pl. **-iou** [iso'lwarju]) ; Isoloir

**Pep hini rey e vot goude barzh an isoloar heñ !** : Chacun fera son vote après dans l'isoloir hein *(Kalaner)*

**ISPISSIRI / ESPISSIRI / EPISSIRI** [ispi'si:ri] [e(s)pi'si:ri] : [***ispicery*** 1633] n.f. (pl. **-ou** [ispisi'riju] [espisi'riju]) ; Épicerie

**Dond da gerc'had un dra benneg ba (a)n espissiri** : Venir chercher quelque chose à l'épicerie *(Plourac'h)* ; **Ya, un ispissiri oa (iv)è ya hag un ostiliri** : Oui, il y avait aussi une épicerie et un bar *(Lokarn)* ; **Ha goude hei oa un tamm ostaliri ga un tamm epissiri ha traou gis-se barzh ha chomet e gis-se** : Et après elle avait un petit bar avec une petite épicerie et des trucs comme ça à l'intérieur, c'était resté comme ça *(Ar Fouillez)*

- **Marc'hadour-ispissiri** : Épicier ; **Heñ teue deus Berrien, heñ oa marc'hadour-ispissiri !** : Il venait de Berrien, il était épicier ! *(Skrigneg)*

**ISSU** ['isu] : [***issu*** 1499] n.m. ; Bout de terrain communal (dans un carrefour…)

**Ba-dreñw, war an issu ahe** : Derrière, là sur le bout de terrain communal *(Berrien)*

**ISTIM** [istim] : n.f. ; (de l') Estime (cf. **ESTIM**)

**ISTOR / ISTOAR** ['istɔr] [is'twar] : [***estoar*** 1464 ; ***hystor*** XVIᵉ] n.f. (pl. **-iou** [is'tɔrju] [is'twarju]) ; Histoire

**Ah(e) (e)ma 'n istoar deus an delc'h-derw !** : C'est là l'histoire du cœur de chêne ! *(Kleden)* ; **Istoariou ar Resistañs, 'vïe klêt an dud 'kontañ** : Les histoires de la Résistance, on entendait les gens raconter *(Lannedern)* ; **Matrehe François oar an istoar, pugur me n'ouzon ket** : Peut-être que François connaît l'histoire, puisque moi je ne sais pas *(Plonee)* ; **Mond a ran da gontañ istor un' deusoute ba kêr ahe** : Je vais raconter l'histoire d'une d'entre elles ici en ville *(Plouïe)* ; **Me 'h a da gontañ doc'h istor Yann (e)vel meus bet klêt (a)nèi** : Je vais vous raconter l'histoire de Yann comme je l'ai entendue *(Landelo)* ; **Hezh, lar an Istor, (a-)benn vïe-heñw pourm(e)net** : L'Histoire raconte que lorsqu'il était promené *(Landelo)* ; **Med, an istoar zo passêt ga ur yont din-me ba Kerzïou ahe gis-se, ba'r c'host ahe gis-se** : Mais, l'histoire s'est passé avec un oncle à moi à Kerziou ici-même, dans le coin ici-même *(Kleden)* ; **Me so 'hond da gonto un istor domp ha un' wir, re-wir !** : Je vais nous conter une histoire et une vraie, trop vraie ! *(Sant-Wazheg)* ; **Sè ! N'é ket un istor vraw an dra-he ?** : Et voilà ! Ce n'est pas une belle histoire ça ? *(Sant-Wazheg)* ; **Ma ket bet emm da ziskiñ istoar, tro-walc'h ouïen ! Ga istoar Jesus-Krist ha toud ar re-he** : Je n'avais pas besoin d'apprendre l'histoire, je savais suffisamment ! L'histoire de

Jésus-Christ et tous ceux-là *(Skrigneg)* ; **Oh ! Me n'ounn ket pess(e) istoar oa bet ahe 'tre tad François ha neuhe un'-all, François matrehe ouïefe an dra-he** : Oh ! Je ne sais pas quelle histoire il y avait eu entre le père de François et alors un autre, peut-être que François saurait ça *(Plonee)* ; **Hag an dra-he oa ket na radio na televisioñ na traou ar mod-se, sete mod-se an dud, pé visent 'tresse, a gonte istoariou ar vro** : Et il n'y avait ni radio, ni télévision, ni rien du genre, ainsi donc les gens, lorsqu'ils étaient entre eux, racontaient les histoires du coin *(Lannedern)*

**ISTORIK** [isto'rik] : [***historicq*** 1633] n.m. ; Historique

**Ma n'anees ket an istorik deuh ar vro, dale ket (ar) boan** : Si tu ne connais pas l'historique du pays, ça n'en vaut pas la peine *(Skrigneg)*

**ISTRIBILH / DISTRIBILH** [(d)is'tri:bəl] : [***istribilh*** 1732] ad. ; Accroché (& pendant) / En suspens / Suspendu (-e)

✗ *m. comp.* : ***a-istribilh, a-stribilh, a-zribilh, en-istribilh*** ; *syn.* : ***e-skourr, krog*** ; & *cf.* : ***stribilhon***

**Istribilh deuh ar soliou, pugur amañ vije debet i(v)e** : Suspendu aux poutres, puisque on en mangeait ici aussi *(Berrien)* ; **Ha oa ar c'harr-melchon ahe, deus 'n-istribil un tamm bihen** : Et la charrette à trèfle là, légèrement renversée *(Plonee)* ; **Ah ! Un tamm hag a vije ar reñ-he 'stribilh ene neuhe toud paotr-kaezh !** : Ah ! Un peu et elles (bouteilles) étaient là alors toutes en suspens mon pauvre ! *(Skrigneg)* ; **Pé na ka(v)et e vreured ene distribilh na diskrouget (a)nê ha lak(et) un tamm lousou dê deuh o vri ha oagn parêt ha oagn deut bew en-dro** : Lorsqu'il trouva ses frères en suspens il les décrocha et leur mit un médicament sur le nez et ils guérirent puis reprirent vie *(Landelo)* ; **Pad teir su'n, ur mis a-peu-prè ha goud(e) vije lakeet istribilh deus...** : Pendant trois semaines, un mois à peu près et après on le suspendait à... *(Skrigneg)* ; **Dow goste ar pi-moc'h istribilh, lard neuhe** : Deux côtés du cochon en suspens, gras alors *(Skrigneg)* ; **Distribilh deus ar gasiniéres** : En suspens contre la gazinière *(Plouïe)* ; **Ur wïenn lïen war e gein ha tapissou 'stribil deus an tu-all** : Un entremêlement de toile sur le dos et des couvertures en suspens de l'autre côté *(Poullaouen)* ; **Heñw na klêt ba'r vourc'h, pe ma'hat é passeet ar fakteur, la oa ur lou(a)rn istribilh war 'r wênn-ivin ahe gis-s(e) !** : Il avait entendu au bourg, ou le facteur était probablement passé, qu'il y avait un renard suspendu là-même à l'if ! *(Speied)* ; **Goude ar gostïennou neuhe, ur wech nïent kemeret an holen mad, vijent sa(v)et ha staget distribilh deus ar soliou ha goud(e) pa 'h ees d'o(be)r soubenn pe d'o(be)r patates, beñ vije trañchet un tamm** : Alors après les flancs, dès qu'ils s'étaient bien imprégnés de sel, on les levait et les attachait en suspens au plafond et après lorsque tu allais faire de la soupe ou faire des patates, ben tu tranchais un bout *(Berrien)* ; **Te zo pentet hag un druilhad traou zo ganes istribilh deus da hoûg ahe !** : Tu t'es parée, tu as là un chapelet de trucs qui pendouille de ton cou ! *(Skrigneg)*

- **En-istribilh** : Suspendu (-e) ; **Ar c'hloc'h oa en-istribilh ba'h ar weenn ene, ba'h-kreis-tre dow vrank** : La cloche était accrochée dans l'arbre là, juste entre deux branches *(Berrien)* ; **Taolet e groc'hen, en-istribilh deuh ar wênn-bér ene** : Il jeta sa peau, suspendue à un poirier là *(Plonee)* ; **Ha pé na troc'het (a)nèoñ na kasset (a)nèoñ gantoñ d'ar gêr ha laket (a)nèoñ en-istriblilh deuh ar c'hrog ba e di** : Et lorsqu'il le coupa il l'amena à la maison et le mit en suspens à un croc dans sa maison *(Landelo)*
- **Sonn(e)t é e ibil, med chom a ra distribilh** : Il est en érection, mais il reste en suspens *(Plouïe)*

**ISTROGELL** [is'trɔ:gəl] : [***istrogell*** 1927] n.m. & ad. (pl. **-ed** [istrɔ'gɛləd-t]) ; (un) Excentrique

**ITALIAN / ITALÏAN** [i'taljən] [ita'li:ən] : [pl. ***Italianed*** 1732] n.m. (pl. **-ed** [ita'ljɑ̃:nəd-t]) ; Italien

**Ar re-he oa Italianed kasimant toud, ga ur chapo** : Ils étaient quasiment tous italiens, avec un chapeau *(Ar C'hastell-Ne)*

**ITROPED** [i'tropəd-t] : [***itropeq*** 1896] ad. ; Hydropique

**Ar powr-kaezh plac'h zo itroped** : Cette pauvre femme est hydropique *(Poullaouen)*

**IVAJ** [i:vaʒ-ʃ] : n.m. ; Boisson (cf. **EVAJ**)

**IVAÑ** ['i:və] : vb. ; Boire (cf. **EVAÑ**)

**IVE / I'E / 'E / UWE / UE** ['ije] ['i:ɛ] [ø:] [e:] [ɛ:] ['ywe] ['y:ə] : [***yuez*** 1499] ad. ; Aussi / Également / Non-plus

**Be so 'e ha vise laret** : Il y en a aussi dont on disait *(Plouïe)* ; **Na ouien ket dalc'h-mad 'è** : Je ne savais pas toujours non-plus *(Skrigneg)* ; **Mei uwe** [mej 'ywe] : Moi aussi *(Pleiben)* ; **Med an tan vije gwraet gan skochou-lann hag petram tammou banal ue, med ar re-he sailhe an tan 'e** : Mais on faisait le feu avec des tiges d'ajonc ou bien aussi des bouts de genêts, mais ceux-là faisaient prendre le feu aussi *(Pleiben)*

**IVERN / IFERN** ['ivɛrn] ['ifɛrn] : [vx. br. ***iffern***] n.m. ; Enfer

**Ya-ya-ya !!! Tan papred ! Ha ma 'h es d'an ivern, Marianna, me ray tan dit !** : Oui-oui-oui ! Toujours du feu ! Et si tu vas en enfer, Marianne, je te ferai du feu ! *(Skrigneg)* ; **Daoust ha d'hag-eñw oa deut ahe da gemer hano lod an dud oa mad da gemer d'hond gantoñ d'an ivern ?!** : N'était-il pas venu là pour prendre le nom des gens qui étaient bons pour le suivre en enfer ?! *(An Uhelgoat)* ; **Laret (e)ma Paol-gozh (o) hond mell-divell (e)tresseg an ivern ha tan gantoñ ba'n e rèr** : Dites que c'est le vieux Paul (diable) qui rentre en vrac en enfer, il avait le feu au cul *(Poullaouen)* ; **An ivern oa ur plass ha vise gwraet tan war-horr(e) ha tan didan** : L'enfer était un endroit où l'on faisait du feu par-dessus et du feu par-dessous *(Motre)* ; **Oh !!!!!! Roet peuc'h !!! Paien mil-milliged ! C'hwi 'h ey war ar beg forc'h an Diaoul (a-)walc'h 'ta, deus an ivern 'h et da zeviñ !!** : Oh !!!!!! Taisez-vous ! Païen mille fois maudits ! Vous irez sur la pointe de la fourche du Diable tiens, vous irez brûler en enfer !! *(An Uhelgoat)* ;

**D'an ivern (e)vid ar beurbadelezh** : En enfer pour l'éternité *(An Uhelgoat)* ; **Med ma nis(e) war ar marc'had da zib un tamm kig d'ar gwener, ma viche ket bet hañw da go(v)ess 'naoñ, heñ vise aet-kuit ba'n ivern sur !** : Mais s'il avait sur la marché à langer un bout de viande le vendredi, s'il n'était pas allé se confesser, il partait sûrement en enfer ! *(Kergloff)* ; **An Dieoul ha neuhe 'n otrou-Doue teue d'ar vered deus 'n nos 'vid dispartïañ ar re-varw, 'vid goûd piw 'h ay d'an ifern ha piw 'h ay d'ar barados** : Le Diable et alors Dieu venaient au cimetière la nuit pour départir les défunts, pour savoir qui ira en enfer et qui ira au paradis *(Ar Fouilhez)*

**IVIN** [gwe'iːvən] : [vx. br. ***iuguin*** ; ***iuin*** 1499] coll. ; Ifs
➢ cf. **GWE-IVIN**

**IVIN / DIVIN** ['(d)iːvin] : [vx. br. ***euin, eguin*** ; ***iuin*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [(d)i'viːnu]) ; Ongle
**Heñ na renket e ivin duzhtu** : Il arrangea son ongle tout de suite *(Plouïe)* ; **Pa 'h ee da brenañ ur valc'h, gad e zivin a ree ar mod-se, chechañ war'nèi ha tek, tek ! Ur valc'h mad** : Lorsqu'il allait acheter une faux, de son ongle il faisait comme ça, tirer dessus ha tec, tec ! Une bonne faux *(Berrien)* ; **Koueet é vobilèt hag e visïed diwar un' deus e zoworno(u) ha na gwïet toud, distroñset-toud e ivinou** : Sa mobylette tombée et les doigts d'une de ses mains il les avait tout tordus, ses ongles étaient tout retournés *(Plouïe)* ; **Ma breur vije dalc'h-mad (é) krignañ e visïed ar mod-se ga e zent 'ta, hezh na ket divinou (a)naoñ tamm e-bed** : Mon frère se rongeait constamment les doigts, il n'avait aucun ongle *(Plouïe)* ; **Dam betra ra ar c'hog zo war beg an ilis n'eus ket divinou ? Eh beñ é dam ba'r prospital n'eus mann e-bed da ziskrapad !** : Qu'est-ce qui fait que le coq qui est au sommet de l'église n'a pas de griffes ? Eh ben c'est parce qu'il n'y a rien à gratter dans le presbytère *(Plouïe)*

**IVO / IVOU / ÏU** ['iːvo] ['iːvu] [iy] : coll. ; Bourdaine (bois flexible pouvant servir à la vannerie) (cf. **EWOR**)

**J** : souvent prononcé **CH** en début de mot (**jadenn > chadenn** ; **jilgamm > chilgamm**), un **S** peut aussi être remplacé par un **J** (**servich > jervich**) ou un **CH** (**servich > chervich**). Les **Z** et **ZH** (et parfois **S**) finaux se transforment souvent en **J** ou **CH** selon l'endroit (ex. **gis > gijou** ; **blavezh > blavechou** ; **gwazhiñ > gwachiñ,** etc.). Le **J** peut résulter d'une transformation d'un **CH** selon ce qui précède le mot (**chom amañ / da jom amañ** ; **chilowerien hond da jilow**, etc.). Et aussi dans les composés **joñjal / soñjal / choñjal** peuvent devenir de façon plus ou moins aléatoire : **dijoñjal / disoñjal / dichoñjal**

**JAK** [ʒak] : [***jaq*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['ʒaku]) ; Mannequin / Clown

**JALOUSS** ['ʒɑːlus] : [***ialouss*** 1633] ad. ; Jaloux (-se) (cf. **BOUTOU-BERR**)
**Ar merc'hed vijent ket jalouss pé dalvee ket boan e-bed !** : Les femmes n'étaient pas jalouses vu que ça ne servait à rien du tout ! *(Skrigneg)* ; **Jalouss... Ya, klask afer ya ! Ar mo(d)-se oa kont !** : Jalouses... Oui, chercher des histoires oui ! C'était comme ça ! *(Berrien)*

**JAMBOÑ** ['ʒɑ̃mbɔ̃] : [***jambon*** 1499] n.m. ; (du) Jambon
**Kalz deuh ar re-yowank 'è gav gwelloc'h re gwinizh-tu pugur, gwelloc'h vé lakad jamboñ pe ar fromaj, a-beb sort war'nê** : Beaucoup aussi parmi les jeunes préfèrent celles au sarrasin puisqu'elles sont mieux pour mettre du jambon ou le fromage, de toutes sortes dessus *(Skrigneg)*

**JAMES** ['ʒɑ̃məz-s] : [***iames*** XVᵉ] ad. ; Jamais (cf. **GWECH E-BED** ; **MORSE** ; **BISKOAZH** ; **BIKEN**)
**James talfasser ne ray un ouvrïer mad** : Jamais bricoleur du dimanche ne fera un bon ouvrier *(Poullaouen)* ; **Vé ket lesket an douar ar mod-se en-noazh james !** : On ne laisse jamais la terre à nue comme ça ! *(Skrigneg)* ; **Ga(v)i ket noploc'h (e)vid hezh james** : Jamais vous ne trouverez plus noble que lui *(Poullaouen)* ; **Ar re-yowank, a-vandenn, james un' e-hun, ree tro an tïer ba'r c'hêriou** : Les jeunes, en bandes, jamais un tout seul, faisaient le tour des maisons dans les villages *(An Uhelgaot)* ; **Daon ! James na bet, houzoh walc'h, ba ur vor(e)nn ar mod-se !** : Diantre ! Elle n'avait jamais eu, vous savez bien, dans un bol comme ça ! *(Skrigneg)* ; **Med james na glaske i saout mond ba hom hañi-mimp, nag hom re-mimp n'eegn ket ba e hañi 'è !** : Mais jamais ses vaches ne cherchaient à aller dans la nôtre, ni les nôtres dans la sienne non-plus ! *(Sant-Nigouden)*
➢ **Oll biken james** : Jamais ô grand jamais *(Poullaouen)*

**JAÑDARM / JAÑDERM** [ʒɑ̃darm] [ʒɑ̃dɛrm] : [***jandarm*** 1906] n.m. (pl. **-ed** [ʒɑ̃'darməd-t] [ʒɑ̃'dɛrməd-t] **-eed** [ʒɑ̃dar'meːəd-t] **-ou** [ʒɑ̃'darmu]) ; Gendarme (cf. **ARCHER / BEG-E-DOK**)
**Ha peut owen raog ar jañdarmed matresse ?** : Et vous avez peut-être peur des gendarmes ? *(Skrigneg)* ; **Ha noè gelvet jañdermed da vintin pé oaint sa(v)et** : Et il appela les gendarmes le matin quand ils étaient levés *(Kergrist)* ; **Hag e oa digoueet neuhe ar jañdarmed da souetañ ar blavezh mad domp** : Et les gendarmes arrivèrent alors pour nous souhaiter la bonne année *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ha dàet ar jañdermed** : Les gendarmes vinrent *(Kergrist)* ; **Ar jañdermed noè tapet (a)nèi neu'n ha laket o menotow dèi** : Les gendarmes l'embarquèrent donc et lui mirent les menottes *(Kergrist)* ; **(A-)benn ar fin, a-greis-toud, oa ar jañdarmed oa tond ene** : Pour finir, au milieu de tout, ce sont les gendarmes qui vinrent là *(Plouïe)* ; **Ha dao ! Ar jañdarmed da lakad dèi ur c'hoñtravañsïon** : Et vlan ! Les gendarmes de lui mettre une contravention *(An Uhelgoat)* ; **Hag angeul', oa-ñw langach(et) ga'r jañdarmou** : Et engueulé, les gendarmes l'engueulaient *(Speied)* ; **Ya, leusk ar jañdarmed lem emaint ! Ar re-he meump ket emm** : Oui ! Laisse les gendarmes là où ils sont ! On n'a pas besoin d'eux *(Skrigneg)* ; **Neuhe oa aet jañdarmed Uhelgoat da giriusañ paotr Ar Vouilhe hag a na anzavet** : Alors les gendarmes d'Huelgoat allèrent demander des renseignements au gars de La Feuillée et il avoua *(An Uhelgoat)* ; **Ha**

**hem(añ) michañs é hem(añ) oa-ñw ket kontant blam oa err(o) ar jañdarmeed da lar(e)d un dra bennaket dèoñ** : Et c'est probablement lui qui n'était pas content parce que les gendarmes étaient arrivés pour lui dire quelque chose *(Plonee)* ; **Hag klêt meus bet 'naoñ lared 'è lar ar jañdarmeed oa ba-dreñw ha toud ar re faote ket dê avañsañ, ale hopla ! Un tenn dê !** : Je l'ai aussi entendu dire que les gendarmes étaient derrière et que tous ceux qui ne voulaient pas avancer, allez hop là ! Un coup de fusil ! *(An Uhelgoat)* ; **C'hoazh gwich-all, pa vije ar jañdarmeed ga keseg, a vije distag(et) ar c'heseg dê, ar c'heseg a'h ee-roud, ar jañdarmeed 'h ee war o zreig goude !** : Et encore autrefois, lorsque les gendarmes étaient à cheval, on leur détachait leur chevaux, les chevaux partaient, après les gendarmes allaient à pied ! *(Skrigneg)*

- **Ma vïe gwel(et) tro-walc'h glas ba'n oab 'vi(d) o(be)r bragou d'ar jañdarmed, neuh(e) oa mad** : Si on voyait assez de bleu dans le ciel pour faire des pantalons aux gendarmes, alors c'était bon *(Laz)*

**JAÑDARMIRI / JAÑDERMERI** [ʒɑ̃dar'm(iː)ri] [ʒɑ̃'dɛrməri] : [***jandarmiri*** 1906] n.f. ; Gendarmerie

**Aet da glemm ha oa bet-hañw ba'r jañdarm'ri** : Parti se plaindre et il fut à la gendarmerie *(Speied)* ; **Noa digasset anèi d'ar jañdermeri da Rostrenn ha oa chomet ase neu'n, oh c'hwerc'h mis a-peu-prè, ba'r jañdermeri** : Ils l'amenèrent à la gendarmerie de Rostrenen et elle resta donc là, oh six mois à peu près, dans la gendarmerie *(Kergrist)*

**JARDRIN / JERDIN / CHERDRIN** ['ʒard(ʳ)in] ['ʒɛrdən] ['ʃɛrdrin] ['ʃɛrdən] ['ʃɛ.rn] : [***jardrin*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [ʒar'd(ʳ)iːnu]) ; Jardin

**Ah ! N'é ket echü(et) ar jerdin c'hoazh amañ** : Ah ! Ici le jardin n'est pas encore fini *(Laz)* ; **O cherdin matrehe voa dow zevezh-arad ba ene c'hoa(zh)** : Leur jardin ne faisait peut-être que deux demi-hectares (1 hectare) *(Plonee)* ; **Gwraet meus ur pekad pour ba lost ar jardrin** : J'ai fait un petit peu de poireaux dans le fond du jardin *(Poullaouen)* ; **An otro-person zo ba'r jerdin, oueo ket (a)naoñ...** : Monsieur le recteur est dans le jardin, il ne le saura pas... *(Sant-Wazheg)* ; **Na po ket kin (ne)me(d) da zivelc'hwediñ ar jerdin** : Tu n'auras plus qu'à débarrasser le jardin des limaces *(Plonee)* ; **Houmañ zo ur bal da balad ar jerdin** : C'est une bêche pour bêcher le jardin *(Berrien)* ; **Ur bal-bech da dorriñ ar jardin** : Une bêche pour défricher le jardin *(Lannedern)* ; **Job Lagadeg oa bet (a)ssam(es) ga Pier-Louis 'kempenn hi cher'n da Soaz vihen ba Kareis ahe** : Job Lagadeg était avec Pierre-Louis en train de nettoyer le jardin de petite Soaz, là à Carhaix *(Plouïe)* ; **Med (a)boe oan bugel blije diñ o(be)r ar jerdrin, un tamm jerdin vihen mijemp toud** : Mais depuis que je suis petite j'aime faire le jardin, nous avions tous un tout petit jardin *(Pluskelleg)* ; **Ur mell cherdin vras, pér ha plant ha beb sort traou voa (iv)e hag aleou bras voa** : Un énorme jardin, il y avait aussi des poires et plantes de toute sorte ainsi que de grandes allées *(Plonee)* ; **Bremañ pé (v)o aet d'ar jerdin go(u)de kreis-tei** : Maintenant quand il sera parti au jardin après midi *(Plonee)* ; **Mé mamm ha mé sad noant kime(d) un tammig cherdin bras gis-se** : Ma mère et mon père n'avaient qu'une espèce de grand jardin comme ça *(Sant-Wazheg)* ; **Ar linad a zo mad (e)vi(d) ar jerdin, toud an dud a oar an dra-he** : Les orties sont bonnes pour le jardin, tout le monde sait ça *(Skrigneg)* ; **Hete ar mod-se, weles walc'h, n'é ket un tamm jerdin vihen é !** : Donc comme ça, tu vois bien, ce n'est pas un petit bout de jardin ! *(Skrigneg)* ; **Lesket ar jerdin golôet hag an amprevaned a labour (a)naoñ deuh ar gooñ** : Laissé le jardin couvert et les insectes le travaillent l'hiver *(Skrigneg)* ; **En-dro d'ar jerdin ahe, pugur ar jerdin vras, an dra-he so din !** : Autour du jardin, puisque le grand jardin, c'est à moi *(Plonee)* ; **Ar jerden zo golôet lem zo patates partoud ga'r gouel-se** : Le jardin est couvert là où il y a des patates partout avec ce voile-là *(Skrigneg)* ; **Hon mamm oa he-hun sevel (a)ha(no)mp ha na disket (a)ha(no)mp, « pugur (v)o red kaoud boued » oa laret dimp, ar gis-se oa red d'o(be)r ur jerdin !** : Notre mère était seule pour nous élever et nous avait appris, « puisqu'il faudra avoir de la nourriture » qu'on nous disait, ainsi il fallait faire un jardin ! *(Pluskelleg)*

**JARDRINER** [ʒar'driːnər] : [***iardiner*** 1632] n.m. (pl. **-ien** [ʒardri'nɛrjən]) ; Jardinier

**Ar jardriner chom ket da stino** : Le jardinier ne reste pas glander *(Poullaouen)*

**JAVED** ['ʒɑːvəd-t] : [***iauet*** 1623] n.m. (pl. **-ou** [ʒa'vɛːdu]) ; Mâchoire

**JÊ-DOUR** [ʒɛ'duːr] : n.m. ; Jet d'eau

**Ga'r jê-dour haller 'h o(be)r 'è, an tüioched ha 'bénn-neuhe gallègn ev !** : On peut faire aussi au jet d'eau, les tuyaux et pour-lors elles (abeilles) peuvent boire ! *(Laz)*

**JEKOUR** ['ʒekur] : [***sikour*** 1499] vb. ; Aider (cf. **CHIKOUR**)

**JEL** ['ʒeːl] : [***jel*** 1948] n.m. (pl. **-ou** ['ʒelu]) ; Fente / Fissure / Gélivure

**JEMEJETENN** [ʒeme'ʒɛtən] : n.f. ; Chemisette / Gilet épais du costume traditionnel breton (cf. **CHEMISETENN**)

**JEMINAL** [ʒe'miːnəl] : n.f. (pl. **-iou** [ʃimi'nalju]) ; Cheminée (cf. **CHIMINAL**)

**JENAÑ** ['ʒeːnə] : [***jayna*** 1732] vb. ; Gêner / Incommoder

**Mechañs vin ket jenet ga den-all e-bed kin !** : J'espère que plus personne d'autre ne me gênera ! *(Landelo)* ; **Med me oa un tamm jenet memes-tra** : Mais j'étais quand-même un peu gênée *(Skrigneg)* ; **Daon ! N'oun ket gwal jenet ahe, jenet ga pet(r)a ? Da bevar-ugent la, bremañ n'on ket jenet ga kalz a draou hañ !** : Diantre ! Je ne suis pas vraiment gênée là, gênée par quoi ? À quatre-vingts ans, maintenant je ne suis pas gênée par grand-chose *(Skrigneg)*

- **Be jenet mat** : Être bien incommodé (-e) ; **Me lar doc'h oaint komañs da vé jenet mat** : Je peux vous dire qu'ils commençaient à être bien incommodés *(Landelo)*

**JENANT** ['ʒeːn(ə)n] : [***jenant*** 1992] ad. ; Gênant (-e)

**Ar *piqûre* n'é ket tre kern gwazh 'vel ar merien-ru, me(d) jen'** ['ʒeːn] **walc'h eint** : La piqûre n'est pas tout à fait aussi grave que (celle) des fourmis rouges, mais elles sont assez gênantes *(Laz)*

**JENERAL** [ʒe'neːral] : [***general*** 1499] n.m. & ad. (pl. **-ed** [ʒene'rɑːləd-t]) ; Général

**Gad ur jeneral amerikan** : En compagnie d'un général américain *(Plouïe)*

- **Koñseilh jeneral** : Conseil général ; **Ha gad an dra-he neuhe memp ket komañset da-neuhe da 'n-om zibrouilhiñ ha da gaoud subvañsionou deuh ar c'hoñseilh jeneral, deuh an tu-m(añ) ha deuh an tu-(ho)nt !** : Et dès-lors avec ça nous avons commencé à nous débrouiller et à obtenir des subventions du conseil général, d'ici et de là ! *(Skrigneg)*

**JESTR** [ʒɛstʳ] : [***gest*** 1612] n.m. (pl. **-ou** ['ʒɛstʳu]) ; Geste

**Dond a reent ba'n ti 'n-ur o(be)r ur bern geisou ha jestrou da lared nijent sec'hed** : Ils venaient dans la maison en faisant un tas de simagrées et de gestes pour dire qu'ils avaient soifs *(An Uhelgoat)* ; **Of, ur jestr kwa !** : Off, un geste quoi ! *(Kleden)*

**JESUS / CHESUS** ['ʒeːzyz-s] ['ʃeːzyz-s] : [***Jézuz*** 1915 ; ***Chesus*** 1952] n.pr. & interj. ; Jésus-Christ

**Ar bab Jesus** : L'enfant Jésus *(Karnod)* ; **Me(d) ar sent vije mouchet blame(d) oa krussifiet Jesus, sell oa maro, sell oa sañset da veañ mouchet, da zusken da veañ in kañw** : Mais on voilait les saints parce que Jésus fut crucifié, il était donc mort, c'était donc censé être voilé, pour faire paraître en deuil *(Skrigneg)*

- **Chessus !** ['ʃesyz-s] **/ Chewsus !** ['ʃewsyz-s] : Jésus ! ; **Oh ! Chewsus !** : Oh ! Jésus ! *(Skrigneg)* ; **Ah ya ! Chewsus !** : Ah oui ! Jésus ! *(Skrigneg)* ; **Ah Chewsus a'ha !** : Ah Jésus ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Oh Chessus 'ha ! Hañ ! Te zo pentet ! Te zo un druilhad traou ganes en-dro d'i koûg !** : Oh Jésus ! Han ! Tu t'es parée ! Tu as un chapelet de trucs autour du cou ! *(Skrigneg)*
- **Mabig-Jesus** : Enfant Jésus / Petit Jésus ; **Ur mabig-Chesus neu'n, in sukr ase gis-se** : Un petit Jésus alors, en sucre là comme ça *(Lokarn)*

**JEU / CHEU** [ʒøː] [ʃøː] : [***jeu*** 1970] n.m. (pl. **-iou** ['ʒøːju] ['ʃøːju]) ; Affaire / Ambiance / Bordel / Discorde / (du) Grabuge / Jeu / Situation

✗ *m. comp.* : ***fout-ar-jeu, libr-cheu, toud-ar-jeu***

**Pe-geid a bado ar jeu-mañ c'hoazh ?!** : Combien de temps ça va encore durer ce bordel ?! *(Plouïe)* ; **Ha me lar doc'h amañ 'ho cheu !** : Et je peux vous dire qu'ici il y aura l'ambiance ! *(Landelo)* ; **Me lar dit 'h ee ar jeu ba'n ti-mañ !** : Je peux te dire qu'il y avait de l'ambiance dans cette maison *(An Uhelgoat)* ; **Mond mad a ra ar jeu** : Les affaires vont bien *(Kergrist)* ; **Ar mo(d)-se oa ket re sterd ar jeu** : C'était pas trop dur comme ça *(Kalaner)* ; **Cheu ba'r loch goud(e)-se forz-pegement !** : Il y eu ensuite du grabuge à profusion dans la baraque ! *(Brennilis)* ; **Ar re-he teue toud d'ar sul d'o(be)r jeuiou da gêr Kerlèr'n** : Ils venaient tous le dimanche faire des jeux au village de Kerlaeron *(Plourac'h)* ; **Sant-Herbod zo digoueet ba'h ar jeu-se en ur mod drol a-walc'h !** : Saint-Herbot est arrivé dans cette affaire d'une façon assez singulière ! *(Landelo)* ; **Kar pé ma avañset war ar jeu** : Car lorsque j'ai avancé sur l'affaire *(Plourac'h)* ; **Prest é ar jeu Jean ?** : C'est prêt Jean ? *(Kleden)* ; **Me meus choñj, ah(e) vïe cheu me lar doc'h ! Pé vïe koll(et) ur boutou** : Je me rappelle, là je peux vous dire qu'il y avait de la discorde ! Lorsqu'on perdait une paire de sabots *(Plonee)* ; **Sete zo emm d'o(be)r ur bern jeuiou !** : Il y a donc besoin de faire un tas de jeux *(Skrigneg)* ; **Pep-hini e jeu** : Chacun ses affaires *(Skrigneg)* ; **Ah ! Ma vïe ràet ur bann'h lambig din, bremañ me oa bet ba ma jeu !** : Ah ! Si on me donnait un coup de lambig je serais maintenant à mon affaire ! *(Poullaouen)* ; **Re divêd oan ha dre an toull deuh ar loked (iv)e ma laket ma lagad, me lar dec'h ma gwelet ur sakre cheu !** : J'étais trop tard et aussi par le trou du loquet j'avais mis mon œil, je vous le dis j'avais vu une sacrée affaire ! *(An Uhelgoat)* ; **Goûd a ouïe ar jeu, kar un tamm marc'hadoures lïen oa bet raog** : Elle connaissait bien l'affaire, car avant elle était une marchande de toile *(An Uhelgoat)* ; **Med d'ar fin oa ur jeu bennag da zestum anê memes-tra** : Mais au final c'était quand-même une affaire de les ramasser *(Berrien)* ; **Ha sete ha c'hoant d'ond da wel pet(r)a oa jeu-s(e)** : Et donc tu avais envie d'aller voir ce que c'était que cette affaire *(Skrigneg)* ; **Ar re-benvidig c'hoarïè bank, ur jeu da sevel béc'h** : Les riches jouaient à la banque, un jeu à semer la discorde *(Poullaouen)* ; **Mad ar jeu neuhe ! Neuhe n'é ket red dit lared sort e-bed !** : C'est bon alors ! Ce n'est alors pas nécessaire pour toi de dire quoi que ce soit ! *(Skrigneg)* ; **Nin vïe 'n-im gannañ, 'klas(k) goûd piw vïe aet da gerc'hed 'nê, ah(e) zo bet cheu !** : Nous nous battions, on cherchait à savoir qui aurait été les chercher, là y a eu de la discorde ! *(Plonee)*

- **Be gwelloc'h e jeu** : Se porter mieux ; **Pugur 'r gooñ vije ket a yeot, sell dijent keme(d) lann hag pa teue ar yeot goude, welleent neuhen, vije gwelloc'h o jeu** : Puisqu'il n'y avait d'herbe l'hiver, ils n'avaient donc que de l'ajonc et après lorsque l'herbe venait, alors ils se remplumaient, ils se portaient mieux *(Skrigneg)*
- **Be savet ar jeu etre** : Être en querelle entre ; **Ah ya ! Ga'n dra-h(e) a sav ar jeu wichou** : Ah oui ! Parfois les querelles se font à cause de ça *(Skrigneg)* ; **Eh ! Sa(v)et a oa ar jeu 'tre Jañ-Mari ha Pier diwar-benn ar politik, dow vad a'ha !** : Eh ! Jean-Marie et Pierre étaient en querelle à propos de la politique, deux bons ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Ma lar(e)t daoñ oa daw daoñ sortïal ! Pugur oa bet sa(ve)t ar jeu etresse ! Boñ oa bugel (e-)be(d), oa ket sañsubl !** : Je lui avais dire qu'il fallait qu'il sorte ! Puisqu'ils étaient en querelle entre eux ! Bon il n'y avait pas d'enfant, ce n'était pas grave ! *(Skrigneg)*

- **Beañ trist ar jeu gantoñ** : Être dans une triste situation ; **Med hi bremañ sè na telefon(et) d'ar vamm-gàer 'è ha oa trist ar jeu ganti** : Mais voilà elle avait aussi téléphoné à la belle-mère, elle était dans une triste situation *(Skrigneg)*
- **Chech jeu** : Attirer la discorde ; **Traou boutin a-bred pe divêd jech jeu** : Les choses communes attirent tôt ou tard la discorde *(Poullaouen)*
- **C'hoa(r)i e jeu** : Faire son affaire ; **Ma faot dê chom da chilow hezh kanañ ha c'hoa(r)i e jeu ahe, med neuhe ma douarou jomo da labourad !** : S'ils veulent rester l'écouter chanter et faire son affaire ici, mais alors mes terres resteront à travailler ! *(Landelo)*
- **Dond e jeu gantoñ** : Être à son affaire ; **Ah ! Te zo bet ba'r skol (a)boe (e)mout c'hoa(r)i ahe sur walc'h ! Bremañ teu da jeu ganes 'ha !** : Ah ! Tu es sûrement allé à l'école depuis que tu t'actives là ! Maintenant tu es à ton affaire ma foi ! *(Skrigneg)*
- **Esplikañ ar jeu da** : Expliquer la situation à ; **Med espliket vije ar jeu demp, med du-mañ vije gwraet papred** : Mais on nous expliquait la situation, mais chez moi on fait en tout cas *(Skrigneg)*
- **Goûd ar jeu** : S'y connaître ; **Houzh a oar ar jeu !** : Elle s'y connaît ! *(Skrigneg)* ; **Med hag ar re-gozh ouïè ar jeu a-peu-prè deus an dra-se** : Mais les vieux s'y connaissaient a-peu-près sur ça *(Kleden)*
- **Jeu-gartou** : Jeu de cartes ; **Du-m(añ) vije alïes jeu-gartou, an dud 'n-om wele da c'hoa(r)i-kartou, red oa dê o(be)r an dra-he surtoud deuh ar gooñ, pass deuh an hañw 'ha !** : Chez moi il y avait souvent jeu de cartes, les gens se voyaient pour jouer aux cartes, il leur fallait surtout faire ça l'hiver, pas l'été hein ! *(Skrigneg)*
- **Kaoud e jeu** : Trouver son compte ; **N'a ket dèi, ga(v)e ket hi jeu 'e dèi gwel lar oa mad an dra-he** : Ça ne lui va pas, elle ne trouvait pas son compte non-plus de voir que c'était bien *(Poullaouen)*
- **Klask cheu (ga / deus) *ub.*** : Chercher des noises à *qqn.* ; **Sete vije 'n eil 'klask cheu deuh igile** : Ils se cherchaient donc des noises l'un l'autre *(Skrigneg)* ; **Ur rèc'her, ya, an hi(ni) vij(e) klask cheu** : Un querelleur, oui, celui qui cherchait des noises *(Skrigneg)* ; **Ma zalc'h an alori-se da glask cheu ganit, 'h an da reiñ ur jilgornad daoñ war e vri** : Si ce crétin-là continue de te chercher des noises je vais lui mettre une mandale dans sa gueule (son nez) *(Rostrenn)* ; **Hag oa klask cheu deuh ma zad-kozh goude ha oa 'h essañ kannañ 'naoñ p(a) oa 'n-om ga(v)et mew !** : Et après il cherchait des noises à mon grand-père et il essayait de le battre lorsqu'il se retrouva saoul ! *(Skrigneg)* ; **Sete hemañ oa tommeet-bras daoñ, ar Fer ! Hag a oa à klask cheu deuh ar Cheletenn ! Hag a ree keme(d) Cheletenn da zond 'darr(e) !** : Il était donc bien éméché, le Fer ! Et il cherchait des noises à Cheletenn ! Et il ne faisait que ramener Cheletenn sur le tapis ! *(Skrigneg)*
- **Kompliked ar jeu** : C'est compliqué ; **Ya-ya, kompliked ar jeu, ya** : Oui-oui, c'était compliqué, oui *(Berrien)*
- **Lakad *ub.* ba e jeu** : Mettre *qqn.* à l'aise ; **Lak an dud ba o jeu pé tàint ahe** : Mettre les gens à l'aise quand ils viennent là *(Plourac'h)*
- **Leusken ar jeu** : Laisser tomber l'affaire ; **Ha sell ar mod-se beñ ma leusket ar jeu, pugur oa tud kapab gantoñ goud(e)** : Et tiens comme ça ben j'ai laissé tomber l'affaire, puisqu'après il eut des gens capables *(Kallag)* ; **Bon, mi 'h a da leusk ar jeu neu'n** : Bon, je vais laisser tomber l'affaire alors *(Kallag)* ; **Oh beñ, ma neus ket emm diouin eh beñ mi 'h a da leusken ar jeu !** : Oh ben, s'il n'a pas besoin de moi eh ben je vais laisser tomber l'affaire ! *(Kallag)*
- **Mond mad ar jeu etresse** : Aller bien entre eux ; **N'ee ket mad ar jeu 'tresse kin** : Ça n'allait plus entre eux *(Skrigneg)*
- **N'é ket dru ar jeu** : Ce n'est pas l'opulence ; **Ahe n'é ket dru ar jeu !** : Là ce n'est pas l'opulence ! *(Skrigneg)*
- **N'é ket ma jeu** : C'est pas mon truc ; **Ha mim ga(v)e gwelloc'h se 'vid mond da studïou, pugur se oa ket ma jeu in mod e-bed !** : Et je préférais ça à aller étudier, puisque ce n'était pas mon truc du tout ! *(Pluskelleg)*
- **Ober e jeu** : Faire son affaire ; **Sete ahe ur gaseg ha' rafe ma jeu din** : Voilà donc une jument qui ferait mon affaire *(An uhelgoat)* ; **Ha (e-)skeud kaved un' a gavemp diw ! Ale bon ! Setu mamp gwraet ar jeu** : Et tout en en trouvant une, nous en trouvions deux ! Allez bon ! Nous avions donc fait notre affaire *(Sant-Nigouden)*
- **Ober e jeu da *ub.*** ; Faire sa fête à *qqn.* ; **Ha sertenamant é ar wech meus gwraet e jeu dèoñ** : Et cette fois je lui ais certainement fait sa fête *(Plonee)*
- **Ober ur jeu** : Faire un mauvais tour ; **Med me zo oblijet d'ober ur jeu bennag (e)vid dond (a-)benn deuh hezh** : Mais je suis obligé de faire un mauvais tour pour en venir à bout *(Plonee)*
- **Pep-hini 'h a ba i jeu** : Chacun part de son côté ; **Bla so bremañ n'a ket mad ar jeu etre i wreg ha hañw, set' oant ket (a)ssames kin, pep-hini zo aet ba i jeu** : Ça fait maintenant un an que ça ne va pas bien entre sa femme et lui, ils n'étaient donc plus ensemble, chacun est parti de son côté *(Skrigneg)*

**JIGOVI** [ʒigovi] : ad. ; Vicieux (regard) (cf. **LANGATI / PITOUÈR**)

- **Un dowlagad jigovi** : Un regard vicieux

**JISELL / JIJELL / CHISELL / SIJELL** ['ʒi:(z/ʒ)əl] ['ʃi:zəl] ['zi:ʒəl] : [***sesaill*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [ʃi'(z/ʒ)ɛlu] **sisailhou** [si'zaʎu]) ; Ciseau

✗ *cf.* : ***kisell***

**Ah ya ! Ur mekanik bras na, ur mekanik-gwrïad hag ur sijell** : Ah oui ! Elle avait une grande machine, une machine à coudre et un ciseau *(Ar Fouillez)* ; **Un minowed vije ganti hag ur jisell ! Hag hi vass-gwlan hag hi neud gross neuhe** : Elle avait une alêne et un ciseau ! Son passe laine et alors son gros fil *(Skrigneg)*

**JILANTIS** [ʒi'lɑ̃ntəz-s] : [***chalantiz*** 1958] n.f. ; Épanchement de joie / Démonstration(s) de tendresse

- **Kaoud jilantis deus *ub.*** ; Avoir un épanchement de joie envers *qqn.* ; **Houzh neus jilantis deus hezh pé wel anaoñ !** : Elle a un épanchement de joie lorsqu'elle le voit ! *(Skrigneg)*

➢ **Ober jilantis ga *ub.*** : Montrer sa joie à *qqn.* ; **Jilantis a ra ganiñ pé weloñ 'naoñ** : Il me montre sa joie lorsque je le vois *(Skrigneg)*

**JILETENN / CHILETENN / CHELETENN / CHULETENN** [ʒi'letɛn] [ʃ(i/e/y)'letɛn] : [***jiléten*** 1847] n.f. & n.m. (pl. **-ou** [(ʒ/ʃ)ilɛ'tɛnu]) ; Gilet (sans manche) / Veste (sans manche)

✗ *cf.* : ***chemisetenn, rokedenn, vestenn***

**Oh, med dre-amañ oa chiletennou pann-voulous 'e 'ha ! Med an dra-he oa *tenue de sortie* un tamm !** : Oh ! Mais par ici il y avait aussi des vestes de velours ma foi ! Mais c'était un peu la tenue de sortie ! *(Plouïe)* ; **Heñ oa Tregeriad hag a vij(e) ur cheletenn gantoñ mo(d)-se ha vije krog ba e cheletenn dalc'h-mad ha' oa hanvet Cheletenn neuhe !** : C'était un Trégorrois qui portait un gilet comme ça et il était toujours (les mains) accrochant son gilet, on l'appelait alors Cheletenn ! *(Skrigneg)*

**JILGORGNAD / CHIKORGNAD** [ʒil'gɔrɲəd-t] [ʃi'kɔrɲəd-t] : [***jigornad*** 1970] n.f. ; Torgnole

**Ma zalc'h an alori-se da glask cheu ganit, 'h an da reiñ ur jilgornad daoñ war e vri** : Si ce crétin-là continue de te chercher des noises je vais lui mettre une mandale dans sa gueule (son nez) *(Rostrenn)*

**JILOUED** [ʒi'luːəd-t] : [***jiloet*** 1910] n.m. ; Écouteur (aux portes)

✗ *syn.* : ***taper-lapoussed***

**Goûd a houz(e)s pet(r)a é ur jiloued ? Ur jiloued é an hi(ni) vé chilou petra lar ar re-all, lod a vé barzh toull-an-nor pa vé tud 'kontañ ba'h an ti** : Sais-tu ce qu'est un « jiloued » ? Un « jiloued » c'est celui qui écoute ce que les autres disent, certains sont sur le pas de porte lorsque des gens parlent dans la maison *(Skrigneg)*

**JILOUENN / CHILOUENN** [ʒi'luən] [ʃi'luən] : n.f. (pl. **chilouennou** [ʃilu'ɛnu]) ; Pique

**Ar chilouennou** : Les piques à betteraves *(Plonee)*

**JOA** [ʒwɑː] : [***joy*** 1441] n.f. ; Joie

**JOAIUS** ['ʒwɑːjyz-s] : [***ioyeus, ioaus*** XVIᵉ] ad. ; Joyeux (-se) / Joyeusement

✗ *cf.* : ***lowen***

**Gavot pé vije sterd ! Gavot pé vije joaius an dud ! Gavot pé vijent trist !** : Gavotte quand c'était dur ! Gavotte quand les gens étaient joyeux ! Gavotte quand ils étaient tristes ! *(Skrigneg)* ; **Joaius ha lowen 'h ee** : Il allait joyeusement et allègrement *(An Uhelgoat)*

**JOURNAL / CHOURNAL** ['ʒurnəl] : [***iournal*** 1633] n.m. (pl. **-ou** [ʒur'nɑːlu] **-io(u)** [ʒur'nalj(o/u)]) ; Journal

**Weles ket war ar journaliou ?** : Tu ne vois pas dans les journaux *(Skrigneg)* ; **Da zigentañ ni meump gwelet war ar journalou** : Au tout départ nous l'avons vu sur les journaux *(Poullaouen)* ; **I hano teu deus hano ur journal** : Son nom provient du nom d'un journal *(Kallag)* ; **Ur journal ha 'n-om okupe deus traou ar c'hampagn** : Un journal qui s'occupait des choses de la campagne *(Kallag)* ; **Nann, me(d) 'tond en-dro (e)maint, pegur an dra-he zo skrivet war ar journal ahe !** : Non, mais ils sont de retour, puisque c'est écrit là dans le journal *(Plouïe)* ; **Oa ket journalio, oa ket sort e-be(d) ! Na d(a) lenn, na da dreiñ ar bajennou, na da sell deus an imachou na mann e-be(d)** : Il n'y avait pas de journaux, il n'y avait rien ! Ni à lire, ni à tourner les pages, ni à d'images à regarder ni rien du tout *(Skrigneg)* ; **Hezh oa ur sossialist komanantet d'ar journaliou ru** : C'était un socialiste abonné aux journaux rouges *(An Uhelgoat)* ; **Ah beñ ! Me zo aet fall kleo, weo weo ! War ar post, pe neb digor ar journal n'eus kemed mod-se partoud ! Bresel partoud !** : Ah ben ! Je suis mal d'entendre, si si ! Sur le poste ou en ouvrant le journal, ce n'est que ça partout ! La guerre partout ! *(Pleiben)* ; **Venos oan o selled deuh ar journal hag a oan o selled daoust ha pet(r)a zo ba'r sinema ?!** : Aujourd'hui je regardais le journal et je regardais qu'est-ce qu'il pouvait bien y avoir au cinéma ?! *(Skrigneg)*

**JU** [ʒyː] : [***ju*** 1902] n.m. (pl. **-iou** ['ʒyju]) ; Jus

**Pe vise ar ju, ar gwin ba-dindan** : Lorsque le jus, le vin se trouvait en dessous *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ar ju gouïe ba ur beskel ha deuh ar beskel neuhe e'h ee d'ar varrikenn** : Le jus tombait dans un bac et alors du bac, il allait à la barrique *(Skrigneg)* ; **Sete goude pé vije toullet, vïe tennet ar boentenn hag an trokar chome da blass ha 'h ee ar ju da vala !** : Donc après lorsque c'était percé, on retirait la pointe et le trocart restait en place et le jus dégageait ! *(Skrigneg)*

➢ **Taol e ju** : Produire du jus ; **Lakeon (a)nê hag a leskon (a)nê pad un noñs neuhe da daol o ju** : Je les mets et les laisse alors pendant une nuit produire du jus *(Skrigneg)* ; **Red é dê beañ pad an noñs o taol o ju hag an de war-lerc'h a vênt gwraet** : Il leur faut être pendant une nuit à produire leur jus et le jour suivant elles sont faites *(Skrigneg)*

**JUJ** [ʒyʒ] : [***iuig*** 1633] n.m. (pl. **-ed** ['ʒyʒəd-t]) ; Juge (cf. **BARNER**)

**Ha ur juj oa toud ha oè (a-)eneb dèi kaos noa lak(et) an tan** : Et il y avait un juge et tout qui était contre elle parce qu'elle avait mis le feu *(Kergrist)*

**JUJAÑ** ['ʒyːʒə] : [***jugein*** 1723] vb. ; Juger (cf. **BARNAÑ**)

**Ma 'h añw d'ar bed-all ha ranken ket justiss : me an heñi 'o faotif ! Me an heñi 'o jujet ba'r bed-all !** : Si je vais dans l'autre monde et que je ne rends pas justice : ce sera moi le fautif ! Ce sera moi qui serai jugé dans l'autre monde ! *(Lokered)* ; **Ha patra vis(e) gwraet (e)vid kaoud mel ? Beñ vis(e) daw torpilh(añ) ur goloenn ha vis(e) gwraet ga'n heñi vis(e) jujañ vis(e) re-leun, oa ket plass kin d'ar gwen(an) dé labour(a)d ba'r goloenn** : Et que faisait-on pour avoir du miel ? Ben on torpillait la ruche et c'était fait par celui qui jugeait si c'était trop plein, qu'il n'y avait plus de place pour les abeilles pour travailler dans la ruche *(Kleden)*

- **Jujañ doc'h** : Estimer selon ; **Ah ya hag mod-se, hè jujè doc'h an dra-se** : Ah oui comme ça, ils estimaient selon ça *(Kleden)*

**JUJOU** ['ʒy:ʒu] : [***sug*** 1732] n.f. pl. ; Trait d'attelage (cf. **TRET**)

**Deus ar sparl vise staget ar jujou da zond deuh ar c'holier** : On attachait les traits au palonnier pour venir au collier *(Plonee)* ; **(E)magn ah(e) 'stenn ar jujou, me(d) pass cheche(d) kalz !** : Ils sont là à tendre les traits, mais ne tirent pas beaucoup ! *(Kareis)* ; **Beb jô neus ur sparl bihen ha vé stag ar jujou deus ar sparl bihen hag an dow sparl bihen vé staget deus ar sparl bras** : Chaque cheval avait un petit palonnier et on attache les traits au petit palonnier et les deux petits palonniers sont attachés au grand palonnier *(Kleden)* ; **Oh ya toud stag deuh ar c'harr, visent ba'r limon, an heñi-all (é) chechañ ga'r jujou** : Oh oui tous attelés à la charrette, ils étaient au limon, l'autre tirait avec les traits *(Plonee)* ; **Sete a'h amp da lak(a)d ar brid d'ar marc'h, lak ar jujou war i gein hag ar c'holier** : Nous allons donc mettre la bride au cheval, lui mettre les traits d'attelages sur le dos et le collier *(Kleden)*

- **Stenn war ar jujou** : Physiquement difficile *(Plouïe)*

**JULOD** ['ʒylod-t] : [***julod*** 1890] n.m. (pl. **-ed** [ʒy'lo:dəd-t]) ; Nanti / Richard

**Oh ! Ar juloded, matresse gwech-all** : Oh ! Les nantis, peut-être autrefois *(Skrigneg)* ; **Juloded Poullaouen, tud ar brageier potok** : Les Julots de Poullaouen, les gens aux pantalons velours crème uni *(An Uhelgoat)*

**JUNT** [ʒyn-t] : [***junt*** XVIII[e]] n.m. & ad. (pl. **-ou** ['ʒyntu]) ; Jointure / Joint (-e)

**Ba juntou o dowlin** : Dans la jointure de leurs genoux *(Poullaouen)*

**JURI** ['ʒyri] : n.m. (pl. **jurïou** [ʒy'riu]) ; Jury

**Ur juri zo ahe ha' zo kapat** : Le jury qui est là est compétant *(Karnod)* ; **Lar(et) so din ga ar juri meus un eubeules vad** : Le jury m'a dit que j'ai une bonne pouliche *(Karnod)*

**JUST / CHUST** ['ʒyst] ['ʃyst] : [***just*** 1499] ad. ; Juste / Pile / Précisément / **JUSTIG** ['ʒystig-k] : ad. ; Tout juste

✗ *m. comp.* : ***evel-just***

**Just** : Précisément *(Skrigneg)* ; **Un dèn just** : Une personne juste *(Berrien)* ; **Just ! Just, ya** : Très juste ! Très juste, oui *(Skrigneg)* ; **Te é an den just** : Tu es la bonne personne *(Berrien)* ; **En(e) oa bet chust an traou !** : Là tout avait été juste ! (nourriture suffisante) *(Sant-Wazheg)* ; **Ha hei just oa lipr, set' é deut da zibiñ lein (a)ssames ganemp** : Et elle était juste libre, elle est donc venue dîner en notre compagnie *(Skrigneg)* ; **Rous-nos, ya an dra-he zo just ba komañsamant an noñs ma-keres** : Le crépuscule, oui c'est juste à la tombée de la nuit si tu préfères *(Plouïe)* ; **Dond en-dro benn (im)berr da hanter-nos just** : Revenir ce soir à minuit pile *(Landelo)* ; **Hanter-nos just oa laret daoñ** : On lui avait dit minuit pile *(Landelo)* ; **Neu'n vïe ket sur an traou ken just-te ! Peus kim(ed) gwel(ed) (aha)nah !** : Certainement qu'alors tout n'était pas si juste que ça ! T'as qu'à voir ! *(Sant-Wazheg)* ; **Passeal ar regl war ar bord blame da vusuliñ (a)naoñ just** : Passer la règle sur le bord pour le mesurer précisément *(Poullaouen)* ; **Ya, just é** : Oui, c'est juste *(Landelo)* ; **Ha d'i bemzeg la, de evid de, oa deut just** : Et pour ses quinze ans, jour pour jour, il vint précisément *(Berrien)* ; **Ba-lec'h vije just an traou** : Dans les lieux où c'était tout juste *(Plouïe)* ; **Un' beb dow la just-jus-just-just** : Très exactement un tous les deux ans *(Plouïe)* ; **N'eus ket, koulz é lared, n'eus ket just (ne)med ar garrierenn ba'h ar Wask** : Il n'y a, autant le dire, il n'y a juste que la carrière du Goasq *(Skrigneg)* ; **Ah just é 'ha ! Petra rin doc'h a-walc'h ?** : Ah c'est juste ma foi ! Que puis-je faire pour toi ? *(Landelo)* ; **Ya just ! An dra-he ouïen o(be)r** : Oui précisément ! Ça je savais faire *(Skrigneg)* ; **Just ar mod-se** : Juste comme ça *(Skrigneg)* ; **Hag zo bet digoueet dê digoueo ba'r park just 'lec'h vijen 'labour(a)d** : Et ça leur était arrivé d'arriver dans le champ juste là où je travaillais *(Plouïe)* ; **Neuhe heus kimed prenañ bremañ loaiou-owr da zibiñ 'nê pe petramant un tamm hini en plastik ahe gis-se, just da daped dow pe dri damm** : Tu n'as alors qu'à acheter maintenant des cuillers en or pour les manger ou-bien une petite en plastique là comme ça, juste pour prendre deux ou trois morceaux *(Skrigneg)* ; **Bremañ vé essêet lakad bep-hañi ba e blass un tamm bihen kichenn d'ar mar(e)-se viche ket sellet re just deus se !** : De nos jours on essaie de mettre un peu chacun à sa place alors qu'à cette époque on ne regardait pas trop en détail ce genre de choses *(Pluskelleg)* ; **N'oun ket kat da lar dit just** : Je ne peux pas te dire précisément *(Pluskelleg)* ; **Ha neu'n oa ket just 'è hañ !** : Et alors ce n'était pas juste non-plus hein ! *(Ponvel)*

- **Dre-just** : Exactement ; **Ha sete oan kemed dowzeg la d'ar marïou-se 'naon 'è, setou meus ket gouïet dre-just pe-sort mod oa passeet 'naoñ** : Et je n'avais donc aussi que douze ans à cette époque, je n'ai donc pas su exactement comment ça c'était passé *(Sant-Wazheg)*
- **Just a-walc'h** : ad. ; Justement ; **Ya, just a-walc'h** : Oui, justement / Oui, exactement *(Berrien, Plouïe)* ; **Ya just a-walc'h (e)vid neuhe** : Oui justement pour lors *(Plouïe)* ; **Pet(r)a oa an dra-he just a-walc'h ?** : C'était quoi ça justement ? *(Skrigneg)* ; **Just a-walc'h ! Pé vé o bilhed gante zivreseint (a)nèeñ ha lakaegn (a)n heñi-ell ma negn c'hoant** : Justement, lorsqu'ils ont leur bulletin ils le déchirent et mettent l'autre s'ils veulent *(Kalaner)* ; **Ya, just a-walc'h !** : Oui, justement ! *(Skrigneg)*
- **Just-ha-just** : Pile poil / Très exactement ; **Da hanter-nos just ha just-ha-just !** : À très exactement minuit pile *(Landelo)*

➢ **Un dèn kaos-just** : Une personne à la parole juste ; **Me(d) i deod oa mad, me(d) oh ! Heñ oa un dèn kaos-just memes-tra hañ !** : Mais il avait une bonne langue, mais oh ! C'était quand-même une personne à la parole juste hein ! *(Skrigneg)*

**JUSTAMANT** [ʒys'tɑ̃mən] : [***iustament*** 1633] ad. ; Justement

**Ya, justamant** : Oui, justement *(Pleiben)* ; **Beñ divorset eint, justamant !** : Ben ils sont divorcés, justement ! *(Skrigneg)* ; **Amañ n'é ket bet gwraet an dra-he justamant !** : Ici on n'a pas fait ça justement ! *(Lannedern)* ; **Yè ! Justam(a)nt ! Ha laket anèoñ di(nd)an ar goutell !** : Oui ! Justement ! Mettez-le sous le couteau ! *(Laz)* ; **Pugur ar c'hloc'h v(o)a, eh beñ justamant, memes form (e)vel ur c'hloc'h 'e hag pezh é riske an tan** : Puisque la cloche était, eh ben justement, de la même forme qu'une cloche et ce qu'il y a, le feu glissait *(Pleiben)* ; **Med goulskoude meus bet klêt lared ato, pugur n'eus ket, justamant ba'r gwinizh-du, n'eus ket gluten** : Pourtant j'ai toujours entendu dire, puisqu'il n'y a pas, justement dans le sarrasin, il n'y a pas de gluten *(Pleiben)* ; **Ya, justamant ! Beñ gwelloc'h marc'had é se zo sur, med boñ ! Matrehe oagn ket tre kenkoulz 'vel koat vije prenet ha red lared vije tretet d'ar mar(e)-se, añfeñ boñ ar re-m(añ)-all oa derc'het memes-tra 'è !** : Oui, justement ! Ben c'est meilleur marché, c'est sûr, mais bon ! Peut-être n'étaient-ils pas tout à fait de même valeur que le bois qu'on achetait, et il faut dire que c'était traité à cette époque, enfin bon on gardait les autres aussi tout de même ! *(Pluskelleg)*

**JUSTENN** ['ʒystən] : [***iusten*** 1718] n.f. (pl. **-ou** [ʒys'tɛnu]) ; Corsage

✗ *cf.* : ***diskrupes***

➢ **Be 'leizh he justenn** : Avoir plein son corsage (forte poitrine) ; **Bronnedou, hou(zh) oa 'leizh he justenn, reud !** : Des roberts, elle en avait plein son corsage, bien plein ! *(Laz)*

**JUSTISS** ['ʒystis] : [***iusticc*** 1499] n.f. ; Justice

**Med pugur peus lâet rankefeh be lâet (iv)e ! An dra-he é ar justiss !** : Mais puisque vous avez tué vous devez également être tué ! C'est ça la justice ! *(Lokered)* ; **Ah nann ! Ar justiss é ar justiss !** : Ah non ! La justice c'est la justice *(Lokered)* ; **Oa komañset toud ar lapoussed da ganañ ha toud an traou da jeñch pugur ar justiss oa gwraet !** : Tous les oiseaux commencèrent à chanter et tout changea puisque justice fût faite ! *(Lokered)*

➢ **Pales ar justiss** : Palais de justice *(An Uhelgoat)*

**KABALIÑ** [ka'bɑːli] : [***kabalat*** 1876] vb. ; Faire campagne (électorale)

**Pé 'h ês da gabaliñ weles toud an dud** : Lorsque tu vas faire campagne tu vois tout le monde *(Kalaner)*

**KABANENN** [ka'bɑ̃ːnən] [ka'bɑːnən] : [***cabanenn*** 1732] n.f. ; Cabane

**Gwin ar person oa ba un tamm kabanenn bihen** : Le vin du recteur était dans une toute petite cabane *(Lokmarïa)*

**KABANOU** [ka'bɑ̃ːnu] : [***kabanou*** 1928] n.m. ; Asile (de fou)

➢ **Be kasset d'ar c'habanou** : Être envoyé (-e) à l'asile ; **Oh ma'hat ! Vïen sod barzh walc'h ! Ma ! Me bet chom(et) ba Paris vïen bet kass(e)t d'ar c'habanou !** : Oh probablement que j'y aurais été folle ! Eh bien ! Moi restée à Paris, j'aurais été envoyée à l'asile ! *(Ar C'hastell-Ne)*

**KABEST** ['kɑːbəs] : [vx. br. ***cepister*** ; ***cabest*** 1499] n.m. ; Licol (qu'on met aux poulains) (cf. **TIKER**)

**Ar c'habes, pe un tiker, an dra-he vïe laket dindan ar brid** : Le licol, ou le licol de cuir, ça se mettait sous la bride *(Skrigneg)* ; **Pé teuen a vijen choukour (a)naoñ ga'r landenn war-lerc'h, ma zad vije krog ba'r brid pe ba ar c'habes(t)** : Lorsque je venais je l'aidais avec lanière derrière, mon père crochait dans la bride ou dans le licol *(Skrigneg)* ; **Me vije ga'r gijou ha ma zad vije krog ba'r c'habes(t) ba-kichenn o venn** : Je tenais les guides et mon père le licol à proximité de leur tête *(Skrigneg)*

**KABESTAÑ** [ka'bestə] : [***cabestra*** 1659] vb. ; Mettre le licol à / & fig. Mettre le grappin sur

**Kabestet é-hi gad ur gwas** : Un homme lui a mis le grappin dessus (elle est enceinte) *(Plouïe)*

**KABIG** ['kɑːbig-k] : [***kabig*** 1981] n.m. (pl. **-ou** [ka'biːgu]) ; Pardessus

**Ar re-mañ neuhe oa 'n-om wisket gad o c'habigou kàerrañ** : Ils s'étaient alors vêtus de leurs plus beaux pardessus *(An Uhelgoat)*

**KABINED** [ka'binəd-t] : [***cabinet*** 1633] n.f. (pl. **kabinejou** [kabi'neːʒu]) ; Cabinet (cf. **GABLOD**)

**Nann pegur neus poan sevel pé vé aseet, ur wech bennag a zigouez dèi mond d'ar gabined** : Non puisque qu'elle a du mal à se lever lorsqu'elle est assise, il lui arrive des fois d'aller au cabinet *(Plouïe)* ; **Me meus emm d'ond d'ar gabined !** : J'ai besoin d'aller aux cabinets ! *(Skrigneg)* ; **Hag war ar maes oa ket (a) gabinejou** : Et à la campagne il n'y avait pas de cabinets *(Skrigneg)* ; **Daon 'ha intron ! Laket meus 'nèi ba'h ar gabined, pudur ha laret din na werc'he ket i zoworn pa 'h ee da staotad !** : Dam ma foi madame ! Je l'ai mise dans les cabinets, puisque vous m'avez dit qu'il ne se lavait pas les mains quand il allait uriner ! *(Skrigneg)*

**KABIOTENN** [ka'bjotən] : [***kabiotenn*** 1992] n.f. (pl. **-ou** [kabjo'tɛnu]) ; Gabegie

**Lakad a res (a)ha(n)on ba ur gabiotenn !** : Tu me places dans une gabegie ! *(Poullaouen)*

**KABITEN** [ka'bitən] : [***cabitenn*** 1464] n.m. (pl. **-ed** [kabi'tenəd-t]) ; Capitaine

**Ar c'habiten a ree toud** : Le capitaine faisait tout *(Lokmarïa)* ; **Ha hezh, De Kerlec'h, oa ul Leon(ad), ma'hat oa kabiten ba'n arme pe un dra mennag** : Et lui, De Kerlec'h, était un Léonard, il était probablement capitaine dans l'armée ou quelque chose comme ça *(Landelo)* ; **Kabiten ha goud(e)-se an heñi-all zo huvelloc'h pet(r)a ! Heñw é a zirij d'ar re-all pet(r)a !** : Capitaine et ensuite l'autre est plus haut quoi ! C'est lui qui donne des directives aux autres quoi ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Hag ar chef, ar c'habiten vïe war beg an dun-sabl hag be-vech, ar re-(ho)nt vije *sac au dos* 'hond d'an nec'h hag ar sabr a riske ! Te oar oa ket braw mond d'an nec'h !** : Et le chef, le capitaine était au sommet de la dune de sable et à chaque fois, ils montaient sac au dos et le sable glissait ! Tu sais que c'était pas facile de monter ! *(An Uhelgoat)*

**KABON** ['kɑːbɔn] : [***cabon*** 1480] n.m. ; Chapon / Dur à cuire (drôle de cheval)

**KABOW** ['ka,bɔw] : n.m. (pl. **-iou** [ka'bowju]) ; Billot à trois ou quatre pieds (béquille de charrette provisoire) / Trépied de charron

✗ *cf.* : ***dalc'h-karr, marc'h-karr, treber-karr***

**Sè ! Amañ zo ur c'habow ! Oa ket daw mond pelloc'h 'vi(d) goûd !** : Tiens ! Y a un kabow ici ! On n'était pas forcé d'aller plus loin pour savoir ! *(Laz)* ; **Me(d) me meus lar(e)t kaos ar c'habow doc'h, me(d) n'é ket tre 'vi(d) ar c'harr ! 'Vi(d) ar c'harr é an dalc'h-karr, me(d) traou-all zo 'vi(d) ar c'habow 'è** : Mais je vous ai parlé du kabow, mais ce n'est pas exactement pour la charrette ! Pour la charrette c'est chevalet de charrette, mais y a d'autres trucs pour le « kabow » aussi *(Laz)* ; **Ar c'habow zo un dra m(e)nneket ar mo(d)-se 'è : Tamm traou koat gwraet ar mo(d)-se founnus, tri pe be(va)r fow, an dra-he n'é ket gwraet 'vid padañ, an dra-he n'é kime(d) un tammig 'vi(d) se(v)el o rèr un tammig 'ziwar 'n douar** : Le « kabow » c'est aussi quelque chose comme ça : Des trucs en bois fais à la va-vite, trois ou quatre pieds, ce n'est pas fait pour durer, ce n'est que pour lever un tout petit peu leur cul du sol *(Laz)*

- **Sevel e gabow** : Lever son postérieur (en penchant sa tête et son corps vers l'avant et le sol, comme un nouveau-né) ; **Ha goud(e)-se ur mouss 'è, pedam un dèn deut, ma sè(v)e e doull d'an nec'h : Sè(v)et neus e gabow !** : Et ensuite un môme également, ou bien une personne avancée en âge, s'il levait son cul vers le haut : Il a levé son postérieur ! *(Laz)*

**KACHED** ['kaʃəd-t] : [***cachet*** 1633] n.m. (pl. **-ou** [ka'ʃɛːdu]) ; Cachet

**Ar c'hached virv ba'n dour** : Le cachet est en effervescence dans l'eau *(Poullaouen)* ; **Ur wech ma kemeret kachedou da ve trankil un tamm hag avañsen ket** : Une fois j'avais pris des cachets pour être un peu tranquille et je n'avançais pas *(Plouïe)* ; **Oh ! Kridïenn meus ! – Kemer ur c'hached neuhe da gass an dra-he kuit !** : Oh ! J'ai des frissons ! – Alors prends un cachet pour faire partir ça ! *(Skrigneg)*

**KACHED** ['kaʃəd-t] : [***casset*** 1499] n.m. ; Caisse / Remorque

**Ba ur gleietenn, ba ur c'hached** : Dans une clayette, dans une caisse *(Skrigneg)* ; **Gweled vïe ar c'hached hijal !** : On voyait la caisse se secouer *(An Uhelgoat)* ; **Daon ! Tap ur c'hached 'ta, Josef !** : Dam ! Prends donc une caisse, Joseph ! *(Skrigneg)* ; **Oa kimed un tamm kached bennaket di-règ e drissikl, oa kemed kafe gantoñ** : Il n'avait qu'une petite caisse à l'avant de son tricycle, il n'avait que du café *(Lokmarïa)* ; **Ha mamp lak(et) 'naoñ war ur c'hach(e)d, doc'h an dra-s(e) vis(e) gwraet ur goloenn !** : Et nous l'avion mis sur une caisse, on appelait ça une ruche ! *(Kleden)* ; **Ur c'hached-koat leun a varrennou stank** : Une caisse en bois pleine de barres rapprochées *(Poullaouen)* ; **Ar c'hached oa c'hoazh 'vidoc'h pass 'n-im hwlebiñ ba'r wézh, pé vïe gwraet ur vervadenn** : Il y avait encore la caisse pour que tu ne te mouilles pas dans le ruisseau, lorsqu'on faisait une lessive *(Laz)* ; **Ar wentéres oa ur c'hached ha oa un tamm koat ha' tàè ar mo(d)-s(e), *en biais* ha deus an tu-ell, b(l)am d'ar greun 'è da risk(l)añ d'ond barzh** : Le tarare c'était une caisse, il y avait un bout de bois qui venait comme ça, en biais et de l'autre côté, afin que le grain y glisse aussi *(Karais)*

**KACHEDAD** [ka'ʃeːdəd-t] : [***kasedad*** 1931] n.m. (pl. **-ou** [kaʃe'dɑːdu]) ; Caisse (de) / Remorque (de)

**Kachedadou mod-se, (he)leizh ar gamïon, rêjin du** : Des caisses comme ça, plein le camion, du raisin noir *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Neuhe a vise hanter-kant kachedad pe un dra mennaket mod-se, pe mignoc'h ma vise emm** : Il y avait alors cinquante caisses ou quelque chose comme ça, ou plus si besoin *(Ar C'hastell-Ne)*

**KAC'HAD** ['kahəd-t] : [***cachet*** 1499] vb. ; Chier

**Set(ou) mechañs un' (e)n-im lako (e)n ene ha lod (e)n ene no kac'het o dorzhou-bara ene hag er roud !** : Par chance un se mettra donc peut-être là-bas et certains là auront chié leurs miches de pain là, et en route ! *(Plonee)*

- **Kac'had ba e dok** : Renier sa progéniture ; **Daon ! Heñ neus kac'het ba i dok ahe !** : Dam ! Il a renié sa progéniture là ! *(Skrigneg)* ; **An heñi nise gwraet ur c'hroedur d'ur plac'h ha ne zimee ket gati vise laret : kac'het neus ba e dok !** : Celui qui avait fait un enfant d'une femme et qui ne fiançait pas avec elle on disait : « Il a chié dans son chapeau » ! *(Plouïe)*
- **Kac'had deus e re(w)r** : Péter plus haut que son cul (m.-à-m. chier de son cul) ; **Kac'het teus deus da rèr** : T'as pété plus haut que ton cul *(Plouïe)*
- **Kac'had uhelloc'h 'vid e doull** : Péter plus haut que son cul (m.-à-m. chier plus...) ; **Hem(añ) zo 'klask kac'had uhelloc'h 'vid e doull** : Il cherche à péter plus haut que son cul *(Laz)*
- **Liw ar c'hoant-kac'had** : Teint jaunâtre (m.-à-m. : Couleur de l'envie de chier) ; **Liw ar c'hoant-kac'had, 'vel lare lod** : Le teint jaunâtre, comme certains disaient *(Kolloreg)*

**KAC'HADENN** [ka'hɑːdən] : [***cac'hadenn*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [kaha'dɛnu]) ; Étron / & Échec / Raté

**An dra-mañ zo ur gac'hadenn !** : Ceci est un échec ! *(An Uhelgoat)* ; **Job so ba'r park ahe, aet d'o(be)r ur gac'hadenn** : Job est au champ là, parti poser un étron *(An Uhelgoat)*

**KADI** [kadi] : n.m. ; Caddie

**Kerc'had gwin hag dour oa aet gantoñ ha komissionou oa laket ba e gadi 'è !** : Chercher du vin et il prit de l'eau et des commissions furent aussi mises dans son caddie *(Plouïe)*

**KADO** ['kɑːdo] : [***kado*** 1931] n.m. (pl. **-iou** [ka'doju]) ; Cadeau

**Ah ! Me meus bet ur sakre kado diga ma mab !** : Ah ! Moi j'ai eu un sacré cadeau de la part de mon fils ! *(Skrigneg)* ; **Beb a brenomp traou pé vé ur c'hado d'o(be)r, vé prenet traou dé géss(e)d d'ar re-vihen** : À chaque fois qu'on achète des trucs lorsqu'il y a un cadeau à faire, on achète pour apporter aux petits *(Lokarn)*

**KADOR** ['kɑːdɔr] : [***cadoer*** 1499] n.f. (pl. **-iou** [ka'dɔ(r)ju]) : Chaise

**Rampet toud war ar gador** : Les jambes bien écartées sur la chaise *(Plonee)* ; **Sa(v)et oa deus e gador** : Il s'était levé de sa chaise *(Plouïe)* ; **Taoliou, kadoriou ha pezh oa emm ! Re vraw** : Des tables, des chaises et ce qu'il fallait ! Et des belles *(Plouïe)* ; **Ur gador vise laket ahe ne(u)'n hag a ree i oremus 'vel nise d'o(be)r** : On mettait là alors une chaise et il faisait son orémus comme il avait à faire *(Lokarn)* ; **Me d'eñstaliñ ma zraou barzh ha 'h amp d'ase(o), zo kado'iou ha-toud !** : J'installe mes affaires dedans et nous allons nous asseoir, il y a des chaises et tout ! *(Plourac'h)*

➢ **Kador-sarmon** : Chaire à prêcher

**KADOR-GOWESS** [kadɔr'gɔwəs] : [***kadour-govez*** 1876] n.f. (pl. **kadoriou-kowess** [ka'dɔrju'kɔwəs]) ; Confessionnal

**Aet é ba'r gador-gowess** : Il est allé dans le confessionnal *(Lokmarïa)* ; **Ur plass oa bep tu neu'n evel ar c'hadoriou-kowess ba toud, ba an ilisou-toud neuhe** : Il y avait donc un emplacement de chaque côté comme tous les confessionnaux dans toutes les églises *(Lokmarïa)*

**KÀER** [kɛ̀ːr] : [gaul. ***cadros*** ; vx. br. ***cadr*** ; ***cazr*** 1499 ; ***caezr*** 1632 ; ***caër*** 1661] ad. ; Beau (belle) / au nég. Vraiment

✗ *m. comp.* : ***breur-kàer, c'hoar-gàer, ken-kàer-all, mab-kàer, mamm-gàer, tad-kàer, tud-kàer***

**Ah ! Be peus ur voutik gàer !** : Ah ! Tu as une belle exploitation ! *(Lannedern)* ; **Me ouïèn ket kàer petra sinifiè an dra-se** : Je ne savais pas vraiment ce que ça signifiait *(Kareis)* ; **Ouïon ket kàer pet(r)a é an dra-s(e) 'è** : Je ne sais pas vraiment non-plus ce que c'est *(Kareis)* ; **Kàer meus lar doc'h taped ur gountell din !** : J'ai beau vous dire de me prendre un couteau ! *(Plonee)* ; **Kàer pé kedal an dud** : Tu as beau conseiller les gens *(Berrien)* ; **Ah ya ! Kàer vo kêr ! Me(d) tïer zo 'n-dro daoñ ha refe ket fall rafistoliñ 'néoñ un tamm !** : Ah oui ! La ville sera belle ! Mais il y a des maisons autour et ça ne ferait pas de mal de rafistoler un peu ! *(Plourac'h)* ; **Gast ! Kàer mamp labourad ha labourad, mamp ket droed da c'hoa(r)i tamm (e-)be(d) !** : Putain ! Nous avions beau travailler et travailler, nous n'avions pas le droit de jouer du tout ! *(Karnod)* ; **Kàer voa son' ar c'hloc'h, ar c'hloc'h sone ket pegur voa ar stoup en-dro d'ar vazhoulenn ha' ree kime pouf-pouf… Sone ket ar c'hloc'h** : On avait beau sonner la cloche, la cloche ne sonnait pas puisqu'il y avait l'étoupe autour du battant et ça ne faisait que pouf-pouf… La cloche ne sonnait pas *(Plonee)* ; **Kàer pé yedal** ['ceːdəl] **an dud** : Tu as beau épier les gens *(Berrien)* ; **Da gouel ar Chandelour, ma vise gwelet an heol 'kreis-tre an diw overenn 'h ee ar lous rukul-kàer ba i doull** : Le jour de la Chandeleur, si on voyait le soleil juste entre les deux messes le blaireau partait à reculons dans son terrier *(Lokarn)* ; **Kàer na chech war brid e varc'h, hemañ vouje ket** : Il avait beau tirer sur la bride de son cheval, il ne bougeait pas *(Plonee)* ; **Kàer oa go(r)tos ha go(r)tos teue ket bigwale** : On avait beau attendre et attendre il ne venait pas d'enfant *(Sant-Hern)* ; **Goud(e)-se kàer no ar re-all passeal-passeal !** : Ensuite les autres auront beau passer et passer encore *(Plonee)* ; **Kàer na ho(r)tos ha oa ket ka(v)et ga piw oa aet ar mouchouer** : Il avait beau attendre on ne trouva pas qui déroba le mouchoir *(Landelo)* ; **Loned deus ar c'hàerrañ, lard, flamm ha flour ar blew war'nê** : Des bêtes parmi les plus belles, grasses, au poil éclatant, lisse et doux *(An Uhelgoat)* ; **Kàer na mond ! 'Wele den e-be(d) !** : Il avait beau aller ! Il ne voyait personne ! *(Lokered)* ; **Kàer vis(e) go(v)eled (a)nèi, lod (a)nê chomè tew pet(r)a !** : Vous aviez beau la battre, certaines d'entre elles (faux) restaient épaisses quoi ! *(Karais)* ; **Kàer mamp 'h o(be)r hom c'hont : « Daon ! 'N-om dromplet é 'hat ! Nonde… N'é ket possubl ! »** : Nous avions beau faire nos comptes : « Dam ! Il s'est trompé ma foi ! Non de… Ce n'est pas possible ! » *(Skrigneg)* ; **N'ouzon ket kàer 'ha paotr !** : Je ne sais pas trop ma foi, mon gars ! *(Plonee)* ; **N'oc'h ket avañsed-kàer pêo ur medissin !** : Tu n'es pas vraiment avantagé de payer un médecin ! *(Plonee)* ; **Kàer ma chechañ ga toud ma nerzh** : J'avais beau tirer de toutes mes forces *(An Uhelgoat)* ; **N'oun ket kàer 'vid lared doc'h ahe** : Là je ne peux guère vous dire *(Kleden)* ; **Hag ahe gis-se vis(e) ket kàer droad dé bil(ad) na plantañ na mann e-bed !** : Et là on n'avait guère le droit d'abattre ni de planter ni rien du tout ! *(Kleden)* ; **Med voa daw din goûd ba-be-lec'h da basseal voa, ba-be-lec'h voa-heñw an hent just, ga'r bod-tïer zo bet gwraet ba du-se ouïeh ket kàer (a)naoñ** : Mais il me fallait demander par où passer, où était la route exactement, à cause du lotissement qui y fût fait vous ne savez plus guère *(Speied)* ; **Un' kàer na raog ha' oa bet renket** : Il en avait un beau qui fut arrangé *(Ponvel)* ; **Ha oamp, oaron ket kàer 'n oll, d'ar c'houlz-se oa ma'hat tremen dow-c'hant ouvrïer ba'n antrepris** : Et nous étions, je ne sais pas vraiment en tout, à cette époque il y avait probablement plus de deux cents ouvriers dans l'entreprise *(Lokarn)* ; **Med an dra-h(e) n'eus ket sinifikassïon (e-)bed kàer !** : Mais ça n'a pas vraiment de signification ! *(Speied)* ; **N'oun ket walc'h 'vid lar(e)d doc'h kàer (aha)naon…** : Je ne peux pas vraiment vous dire… *(Speied)* ; **Memes kàer po 'h ober ho labour ar gwellañ toud…** : Même vous aurez beau faire votre travail du mieux possible… *(Lannedern)* ; **C'hwi oar gwelloc'h 'vidon, me meus ket choñj kàer kén (aha)naon !** : Tu sais mieux que moi, moi je ne me rappelle plus vraiment ! *(Speied)*

- **Ba-tousk an dres hag an drein / Vé ka(v)et ar c'hèrrañ bleuñenn** : Parmi les ronces et les épines / On trouve la plus belle fleur *(Plouïe)*
- **Gol-gàer** : Proprement ; **N'oc'h ket gouest gol gàer da gaosèl deus maner ar Rusquec neb kaosèl deus ilis Sant-Herbod ha an eil ha heben** : Vous ne pouvez pas parler proprement du château du Rusquec sans parler de l'église de Saint-Herbot, et vice-versa *(Landelo)* ; **N'oc'h ket a-walc'h (e)vid dispartïañ (a)nê gol gàer an eil deus heben** : Vous ne pouvez les séparer proprement l'une de l'autre *(Landelo)* ; **Ha lambig vis(e) 'è sur walc'h ! Med meus ket joñj gwal gàer deus se, pugur me n'even ket traou ar mod-se, med lambig vis(e) 'ha !** : Il y avait aussi sûrement du lambig ! Mais je ne rappelle pas très bien de ça, puisque je ne buvais pas de trucs comme ça, mais ma foi il y avait du lambig ! *(Ponvel)*
- **Ken-kàer** : Vaut autant ; **Ma ! Ken-kàer lesk (a)nèi ma-hun ba'r gêr pé 'h een d'ar park pe fout da be-lec'h 'h een ahe** : Eh bien ! Valait autant que je la laisse moi-même à la maison lorsque j'allais au champ ou peu importe où j'allais *(An Uhelgoat)*
- **Pass kàer** : Pas vraiment ; **Med un hano *précis* doc'h an dra-s(e), pass kàer** : Mais un nom précis de ça, pas vraiment *(Kleden)*
- **Pass ober foutre-kàer** ['futʳe'kɛːr] : S'en foutre complètement ; **Rant ket foutre-kàer ! N'egn ket nec'het ba'nnoc'h, n'egn ket nec'het !** : Ils s'en foutent complètement ! Ils ne se gênent pas pour nous, ils ne sont pas gênés *(Plonee)*

**KÀERELL / KÀERENN** ['kɛːrəl] ['kɛːrən] [ka'ɛ̀ːrn] : [***cazrell*** 1499 ; ***caërell*** 1659] n.f. (pl. **-ed** [kɛ'rɛnəd-t] [kɛ'rɛləd-t]) ; Belette (cf. **GAELON**)

**Ur gàerenn meus gwelet** : J'ai vu une belette *(Poullaouen)* ; **Koantiked rant deus kàerenned** : Ils appellent les belettes du nom de « joliettes » *(Poullaouen)* ; **Ur gàerell** : Une belette *(Plouïe)* ; **Ur gàerell pe ur gwiñver** : Une belette ou un écureuil *(Poullaouen)* ; **Ah ! Ar gàer'nn** [ga'ɛ̀ːrn] **! Ah yè ! Ha hou(zh) é gwénn am(añ), me(d) he c'hein zo rouss ha da 'r re-m(añ) meus bet tapet teir ba'n trap-gôed** : Ah ! La belette ! Ah oui ! Ici elle est blanche, mais son dos est brun, j'en avais attrapé trois dans le piège à taupe *(Laz)*

- **Kàerell vras / Kàerenn vras** : Fouine ; **Dow rumm kàerelled zo, re-vras ha re-vihen** : Il y a deux espèces de « kàerelled » : Les fouines (les grandes) et les belettes (les petites) *(Poullaouen)*

**KAEZH** [kèːz-s] : [***quaez*** 1499] ad. ; Pauvre (contraire de riche cf. **POWR**)

**Yann gaezh** : Mon pauvre Yann *(Skrigneg)*

- **Paotr-kaezh** [pɔt'kèːz-s] **/ Ma haotr-kaezh-mañ** [məhɔt'kèzmə] : Mon pauvre ; **Me lar dit ! Ha oa ma mamm 'ho(r)tos... Hag ur frêadenn din !!! Ma haotr-kaezh-mañ !** : Je te le dis ! Et ma mère qui attendait... J'ai pis une fessée !!! Mon pauvre ! *(Skrigneg)* ; **War ur souch vijent staget, ur chouch kozh deuh ur weenn, mod-all nijent torret tou'n traou, ar re-he lampe partoud, paotr-kaezh !** : Ils étaient attachés à une souche, une vieille souche d'un arbre, autrement ils auraient tout cassé, ils sautaient partout, mon pauvre ! *(Skrigneg)*

**KAFE** ['kafə] ['kafə(ʳ/ᵍ⁻ᵏ)] : [***caffe*** 1732] n.m. ; (du) Café

✗ *m. comp.* : ***boued-kafe***

**Ur banne kafe** : Un (coup de) café *(Ar Fouillez)* ; **Pe kafe pe te eves ?** : Tu bois du café ou du thé ? *(Skrigneg)* ; **Kafe du barzh ar bolennou** : Du café noir dans les bols *(Ar Fouillez)* ; **Pedam ur berad-kafe, ur flipad** : Ou-bien une goutte de café, un petit coup *(Laz)* ; **Ma ! Ar c'hafe 'ho moien da evañ memes-tra** : Eh bien ! On pourra quand-même boire le café *(Berrien)* ; **Ah ! An dra-he vïe daw kaoud : Kafeg, chukore ha sukr** : Ah ! Il fallait avoir ça : Du café, de la chicorée et du sucre *(Sant-Wazheg)* ; **Me(d) ur bann'h-kafe 'h efe ganec'h matre'n ?** : Mais vous prendrez bien peut-être un coup de café ? *(Plourac'h)* ; **Bremañ me gemeron ket kalz a gafe, me zo trôet kentoc'h da gemer Ricoré** : Dorénavant je ne prends plus beaucoup de café, j'ai plutôt tendance à prendre de la Ricoré *(Berrien)* ; **Dihan da laka(d) laezh ba e gafe ha da zibiñ amann, nintra gwraet deus laezh** : Arrêter de mettre du lait dans son café et de manger du beurre, rien de ce qui est fabriqué à partir de lait *(Skrigneg)* ; **Gwraet vé ur gortosenn da deg eur deuh ar mintin pé vé an dud 'falc'had, da evañ kafe ba'r prad** : On fait une collation à dix heures lorsque les gens fauchent, pour boire le café au pré *(Lannedern)* ; **(A-)wechou-all vïe kime ur ba(nna)c'h-kafe pé 'h eer da gass an arc'hant** : D'autres fois il n'y avait qu'un verre de café lorsqu'on envoyait l'argent *(Sant-Wazheg)* ; **Kafe meus bet amañ, ya ! Chikore oa vïe laket ba'r c'hafe ! Hanter-chikore vij(e) neu'n** : J'ai eu du café ici, oui ! On mettait de la chicorée dans le café ! C'était alors moitié chicorée *(Lokmarïa)* ; **'Vel ma vije gwraet (e)vid greun kafe pe un dra mennaket ar mod-se** : Comme on faisait pour les grains de café ou quelque chose comme ça *(Pleiben)* ; **Kê da gerc'had ur sailhad-dour 'ta ! Emm meus dour 'ta d'o(be)r kafe !** : Va donc chercher un seau d'eau ! J'ai besoin d'eau pour faire du café ! *(Skrigneg)* ; **Pet(r)a meus gwraet ? Dam a reen 'è kafe toud da'r re-mañ nagn felissitet 'ha(n)on !** : Qu'ai-je fait ? Ils m'ont félicité parce que je faisais aussi du café à tous ceux-ci ! *(Plourac'h)* ; **Ha vêmp ah(e) 'h ev(añ) ar c'hafe am(añ) ha plijadur mamp toud ! Aha fi ya ! Ha kafe mad ! Ha 'leizh o c'hov ! Ha chokol(ad) ha-traou !** : Et là nous buvons le café et nous avons tous du plaisir ! Aha ma foi oui ! Et du bon café ! Et leur ventre plein ! Et du chocolat et tout ! *(Plourac'h)* ; **Pato ha kig, krampouzh vis(e) 'è ! Krampouzh-gwinizh ha krampouzh gwinizh-tu hag kafe vise ket, d'ar mare-s(e) oa ket kafe c'hoazh...** : Des patates et de la viande, il y avait aussi des crêpes ! Des crêpes de froment et des crêpes de sarrasin, il n'y avait pas de café, à cette époque il n'y avait pas encore de café *(Ponvel)*

- **Kafe an int(e)rramant** : Café d'enterrement (trad. après l'enterrement) ; **« Kafe an int'rramant » vije laret, pugur goud(e) nagn an hent d'o(be)r c'hoazh d'ond war o c'his ! An dra-he zo chomet 'bowe ar mod-te !** : On disait « le café de l'enterrement », puisque après ils avaient encore la route à faire pour rentrer ! C'est resté depuis ! *(Berrien)*

- **Kafe-bihen** : Café alcoolisé ; **Dé mé joñj mamm-gozh ga(v)e mad he banne kafe-bihen, banne kafe-lambig ha matre'n noa evet un tammig re** : À mon avis grand-mère aimait son coup de café alcoolisé, coup de café à l'eau-de-vie et peut-être avait-elle bu un petit peu trop *(Sant-Wazheg)*
- **Kafe-koefet** : Café coiffé (contenant de l'eau-de-vie) ; **Ur bann(e) lambig barzh neuhe, kafe koefet** : Une goutte d'eau-de-vie dedans alors, du café coiffé *(Kolloreg)*
- **Kafe-lambig** : Café à l'eau-de-vie
- **Kafe pi-moc'h** : Le café (pour la fête) du cochon ; **Ah, kafe pi-moc'h zo !** : Ah c'est le café pour la fête du cochon ! *(Berrien)*
- **Loa a gafe** : Cuiller à café ; **Vïe ràet un hanter loa a gafe doc'h, ur ouest-sukr** : On vous donnait une demie cuiller à café, une boîte à sucres *(Plonee)*
- **Mel'-gafe** : Moulin à paroles (d'une tonalité monocorde et ennuyeuse) ; **Houzh so ur vel'-gafe, aet oun skuizh gati !** : C'est un moulin à paroles, elle me fatigue ! *(Plouïe)*
- **Roiñ ar c'hafe** : Servir le café ; **Lod-all a ro ar c'hafe** : D'autres servent le café *(Plouïe)* ; **Oh pugur ur ba(nn)'h kafe peus pêet (a)nèi ha 'h amp dé reiñ ar c'hafe** : Oh puisque tu lui as payée un café et nous allons lui servir le café *(Plonee)*
- **Soubenn-gafe** : Soupe de café (morceaux de pain ou de crêpes dans le café) ; **Ha deuh ar mintin, un neubeud (a-)raog mond d'ar skol : soubenn-gafe** : Et le matin, un peu avant d'aller à l'école : de la soupe au café *(Lokmarïa)* ; **Ah ! Soubenn-gafe deuh ar mintin ha soubenn-gafe da bedi'r !** : Ah ! Soupe de café le matin et soupe de café à quatre heures *(Lokmarïa)* ; **Pé vïemp deut deuh ar skol vïe ar soubenn-gafe vïe ba ar ludi !** : Lorsque nous venions de l'école la soupe de café se trouvait dans la cendre *(Lokmarïa)*

**KAFEA** [ka'feə] : [***kafeia*** 1931] vb. ; Prendre un (ou plusieurs) café(s)

**An dez-all a oa aet da gafea** : L'autre jour elle était partie prendre un café *(Ar Fouillez)*

**KAFETIERENN** [kaf(e)'tjeːrən] : [***kafetierenn*** 1931] n.f. (pl. **-ou** [kaf(e)tje'rɛnu]) ; Cafetière

**Ha me ra traou-ell ba ma zi da ho(r)tos ! Añse ma c'haf'tierenn rañw neuhe ha rañw 'ta traou-ell !** : Et je fais d'autres choses dans ma maison en attendant ! Je fais alors par conséquent ma cafetière et je fais d'autres choses ! *(Plourac'h)* ; **Ha ta ma echou da gass d'an traoñ oa red diñ dond da grec'h, 'benn-neuhe laken ma c'hafetierenn *en route* !** : Et lorsque c'était fini de s'en jeter dans le gosier, il fallait que je monte, je mettais pour-lors ma cafetière en route ! *(Plourac'h)*

**KAFIERENN** [ka'fjeːrən] : [***kafierenn*** 1890] n.f. (pl. **-ou** [kafjie'rɛnu]) ; Cafetière

**Eizh kafierenn** : Huit cafetières *(Plourac'h)* ; **Ha digasset demp ur bann'h kafe barzh ur gafierenn vras mod kozh-kozh** : Et on nous apporta un coup de café dans une grande cafetière très ancienne *(An Uhelgoat)*

**KAIER** ['kajər] : [***quayer*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [ka'jeːru]) ; Cahier

**Kruget oc'h war ho kaier ahe** : Tu es là acharnée à ton cahier *(Plonee)* ; **Ha ga Émile, karg e ri ar c'haier fenoñs !** : Et grâce à Émile tu vas remplir le cahier aujourd'hui ! *(Plouïe)* ; **Daw 'h o(be)r ha kaierou zo ahe toud, 'vi(d) ar loned meh-mod, lak ar bouklou dê toud** : Il faut faire et il y a des cahiers et tout, idem pour les bêtes, leur mettre toutes des boucles *(Kergloff)* ; **Ar wech laket war ar c'haier, laren dê, war-lerc'h é echu ! War-lerc'h faot da bêiñ** : Une fois mis sur le cahier, leur disais-je, après c'est fini ! Après il faut payer *(Karnod)* ; **Sete toud ma glass din oa gelv(et) d'ond d'ar bourk 'vi(d) 'n-om eñskriviñ ba'r c'haier ba'r mêri, d'ond da labour(a)d d'an *Allemagne*** : Donc toute ma classe fut appelée pour venir au bourg s'inscrire sur le cahier à la mairie, pour aller travailler en Allemagne *(Plouïe)*

**KAILHARENNAÑ** [kaʎa'rɛnə] : vb. ; Souiller

**Hemañ neus kailharennet merc'h houmañ** : Il a souillé sa fille à elle *(Poullaouen)*

**KAILHARIÑ** [ka'ʎɑːri] [ka'jæːri] : [***caillari*** 1659] vb. ; Maculer / Souiller

**Traou kailharet** : Des objets souillés *(Poullaouen)*

**KALABOUSSENN / KALABOSSOU / KARABOSSOU / KARABOUCHOU / KALBOUCHENN** [kala'busən] [ka(l/r)a'bɔsu] [kara'buʃu] [kal'buʃən] : [***kalabousenn*** 1876] n.f. ; Calot

**Ur galaboussen war i benn** : Un calot sur la tête *(Poullaouen)*

- **War e galaboussenn** : À quatre pattes ; **N'a ket e-hun, war e galbouchenn (e)ma** : Il ne se déplace pas tout seul, il se déplace à quatre pattes (pour un enfant) *(Plouïe)* ; **War e garabossou dindan ar bufed** : À genoux sous le buffet *(Skrigneg)* ; **War e galabossou** : Sur les genoux *(Berrien)*

**KALA-GOAÑW / KOALA-GOAÑW** ['k(w)ɑl'gwɑ̃w] ['kɑ.lə'gɔ̃ː] : [***kal goañ*** 1732] n.m. ; Calendes de novembre

- **Be é lakad he c'hala-goñ** : Faire sa mue / Changer de plumes ; **O lakad he c'hala-goñ (e)ma ar yar** : La poule fait sa mue *(Plouïe)*
- **Foar gala-(g)ouañw** : La foire de la Toussaint ; **'Benn voar gal(a)-goañw vis(e) hadet 'n ed** : On semait le blé avant la foire de la Toussaint *(Kareis)* ; **Voar goal(a)-goañw zo e(rr)o tost am(añ) brem(añ) : An devezh kentañ mis-tu !** : La foire de la Toussaint se rapproche maintenant : Le premier jour du mois de novembre ! *(Kareis)*

**KALAÑ** ['kɑːlə] : [***kalañ*** 1992] vb. ; Caler

**Ha na kal(et)-hè, pigur ar rojou, ba-plass troïñ, ar rojou neu'n, ree rus !** : Ils avaient calé, puisque les roues, au lieu de tourner, les roues alors patinaient ! *(Kleden)*

**KALBAOTENN** [kal'bɔwtən] : [***cailhebodenn*** 1732] n.f. (pl. **-ed** [kalbɔ'tɛnəd-t] **-ou** [kalbɔ'tɛnu]) ; Souillon / Dévergondée / Traînée

**Oc'h ober petra (e)ma ar galbaotenn-mañ amañ ?** : Qu'est-ce qu'elle fait cette souillon ici ? *(Plouïe)* ; **Houzh zo ur galbaotenn !** : C'est une dévergondée ! *(Plouïe)*

**KALED** ['kɑːləd-t] : [***calet*** 1633] n.m. ; Dure / Partie dure de *qqchose*

**Pé vise deuet war ar c'haled da-houde vise staget ar gaseg deuhoute** : Lorsqu'on venait ensuite sur la dure, on y attachait les chevaux (aux wagons) *(Brennilis)*

**KALED / KARED** ['kɑːləd-t] ['kɑːrəd-t] : [gaul. ***caleto*** ; vx. br. ***calat*** ; ***calet*** 1499] ad. ; Dur (-e) / Rude / Rigoureux (temps)

**Oa ket ken kaled** : Elle n'était pas aussi dure *(Kolloreg)* ; **Kar kroc'hen ur vuoc'h zo kaled hañ !** : Car la peau d'une vache est dure hein ! *(Skrigneg)* ; **Daw é bi kal(ed) ha stenn 'benn droc'h-hè !** : Il faut que ce soit dur et tendu avant qu'ils ne coupent ! *(Kleden)* ; **Echu é ga'r goñ kaled, deut é ar bleuñ ba'r bod-drein** : On en a fini avec l'hiver dur, le buisson d'épines est en fleur *(Plouïe)* ; **Ar plous-gwinizh oa kalz kaletoc'h hag ar plous-kerc'h heñw oa gwakoc'h** : La paille de blé était beaucoup plus dure et la paille d'avoine était plus molle *(Plouïe)* ; **Da-beked lec'h vïe troñset o mañchou gate, beñ vije liw kaletoc'h** : Jusque-là où leurs manches étaient retroussées, ben c'était d'une couleur plus dure *(Plouïe)* ; **N'oc'h ket (e)vid taol ho poutou, kar ar vein zo kared** : Vous ne pouvez pas ôter vos chaussures, car les pierres sont dures *(Berrien)* ; **Ur gomz kaled** : Une parole rude *(Poullaouen)* ; **Houzh skôe hi bazh war an douar kaled, an dra-he ree « tak, tak » war ar pavïou ba Montroulez** : Elle cognait son bâton sur le sol dur, ça faisait « tac, tac » sur les pavés à Morlaix *(Plouïe)* ; **Ha nïe gwraet pe(va)r gilometr diantaw, peva galed 'o !** : Et il avait fait quatre kilomètre tout du moins, ce sera quatre durs ! *(Berrien)* ; **Un dèn kaled** : Une personne costaude *(Berrien)* ; **An dra-he zepande, ma oa ur prad, ma oa kaled vise gwraet ga'n droc'héres** : Ça dépendait, si c'était un pré, si (le sol) était dur on utilisait la barre de coupe *(Berrien)* ; **Ar blavezh-ma(ñ) vo kal(e)d-kal(e)d ar goañw !** : Cette année l'hiver sera très rigoureux *(Kleden)* ; **Ha roul(añ) ho touar petram an de war-lerc'h vïe err(o) kal(ed) 'vel sim(ant)** : Et rouler votre terre ou-bien par le lendemain elle devenait dure comme du ciment *(Speied)* ; **Neuhe vênt kaled mem(e)s-mod (e)vel glow** : Elles sont alors dures comme du charbon (patates gelées) *(Plouïe)* ; **D(a)-zigentañ pé vijent bihen vij(e) ket laket ar brid dê, kar ar brid oa kaled a-walc'h dê ba o ginou** : Premièrement lorsqu'ils étaient petits on ne leur mettait pas la bride, car la bride était relativement dure pour leur gueule *(Skrigneg)* ; **Med ma vegn e(rr)i kaled (a-)walc'h ogn klañw pad un devezh pe diw ha goude 'h ey mad an traou !** : Mais si elles deviennent assez solides elles seront malades pendant un jour ou deux et ensuite ça ira mieux ! *(Kallag)* ; **Ba mezheven ziminüe ar laezh hañ ! Ar boued vïe re galed, 'houz'z (a-)walc'h !** : En juin, le lait diminuait hein ! La nourriture était trop dure, vous savez bien ! *(Plouïe)* ; **Heñw oa ur familh, familh paotred kaled toud !** : Il était d'une famille, une famille de gars très durs ! *(Poullaouen)* ; **Un tamm bihen oa brassoc'h, med oa ket kaled (iv)e** : Il est un petit peu plus grand, mais il n'était pas très costaud non-plus *(Landelo)* ; **Ar labour oa kaled, gwir é ! Ar bañsïon oa difer(añ)s deuh bromañ** : Le travail était dur, c'est vrai ! La pension était différente de maintenant *(Kleden)* ; **Un dra kaled da gleved** : Une chose dure à entendre *(Poullaouen)* ; **Ya, pé oar 'lakad 'nê, ya, me(d) bremañ n'é ket kal(ed) an douar en-dro dê ? Yao !** : Oui, lorsqu'on les mettait, oui, mais maintenant la terre n'est-elle pas dure autours d'elles (les patates) ? Si ! *(Plonee)*

- **Avalou kaled** : Pommes dures ; **Avalou kaled vise gwraet deusoute, deus lod (a)nê hag avalou blod 'e** : On appelait ça des pommes dures, de certaines d'entre elles et aussi des pommes molles *(Kareis)*
- **Hezh zo penn-kaled** : Il a la tête dure / Il est difficilement influençable *(Plouïe)*
- **Kaled-maleürus** ['kɑːləd-t ma'lɛːrəz-s] : Extrêmement dur (-e) ; **Ur goañvezh kaled-male(ü)rus ba'r blavezh seiteg** : Un hiver extrêmement rude en (19)17 *(Skrigneg)*
- **Men kaled** : Pierre dure ; **Ur men kaled ! Ma oa ur men re gwag, na lemme ket** : Une pierre dure ! Si c'était une pierre trop tendre, elle n'aiguisait pas *(Berrien)*
- **Rew kaled** : Forte gelée ; **Rew kaled so bet** : Il y a eu une forte gelée *(Plouïe)*
- **Roched fer(et)-kaled** : Chemise à plastron ; **Ba kêr lake ket e roched fer(et)-kal(ed) 'e ! Pé vise un interramant pe un eured** : Il ne portait pas non-plus sa chemise à plastron au village ! Lorsqu'il y avait un enterrement ou une noce *(Ponvel)* ; **Neuhe vije reud ga'n ampes ken a droc'he o goûg dê kajimant ! An dra-he é ar roched fer(et)-kaled** : Il était alors raide de par l'empois si bien qu'il leur coupait quasiment le cou ! Ça c'est la chemise à plastron *(Skrigneg)* ; **Rust walc'h oa an dra-s(e) heñ ! Ha ar re-s(e) oa kal(ed) ! Ar roched fèr(et)-kal(ed), am(añ) vé ket gwel(et) an dra-s(e) kin** : C'est assez inconfortable hein ! Et elles étaient dures ! La chemise à plastron, on ne voit plus ça ici *(Kareis)*

**KALEDENN / KALEJENN** [ka'leː(d/ʒ)ən] : [***caledenn*** 1464] n.f. (pl. **-ou** [kale'(d/ʒ)ɛnu]) ; Callosité / Cor / Durillon

**Vij(e) ket gor dalc'h-mad, an dra-he ree ur galedenn hag a hl(o)ase o zreig dê da labour(a)d, sell vije troc'het hezh neuhen ga'r marichal neuhen 'è** : Il n'y avait pas toujours de pus, ça faisait un cor aux pieds qui leur faisait mal pour travailler, donc alors le maréchal-ferrant le coupait aussi *(Skrigneg)*

**KALEDIÑ** [ka'leːdi] : [***caledaff*** 1499] vb. ; (se) Durcir

**Med goud(e)-se laron doc'h 'è oa ar mod-se 'h eer dé galediñ** : Mais je te dis ensuite que c'est ainsi également qu'on allait se durcir *(Sant-Wazheg)*

**KALIMANTIÑ** [kali'mɑ̃nti] : vb. ; Tasser (la terre)

- **Douar kalimantet** : (de la) Terre tassée (par la pluie, terre « cimentée ») ; **Me oa bet 'touariñ 'valdouar ! Ah ! Me lar doc'h lar é kal(ed) an douar en-dro (a)darr(e) 'e blam zo bet keme(nt)-se dour mechañs, kalimantet toud an douar !** : J'étais allée buter les pommes de terre ! Ah ! Je peux vous dire que la terre est dure de nouveaux, probablement du fait qu'il y a eu tellement d'eau, la terre était complètement tassée *(Plonee)*

**KALINAÑ** [ka'linə] : vb. ; Câliner

**Oa bet kalinet, kar souêt oaint bet !** : Ils furent câlinés, car ils avaient été étonnés ! *(Skrigneg)*

**KALITE** [ka'lite] : [***calite*** 1710] n.f. & n.m. & ad. ; (de la) Qualité

**Oa ket kalite ?** : Ce n'était pas de la qualité ? *(Kleden)* ; **Ola ya doulbet é, ahe zo kalite** : Oh là oui c'est doublé, ici on a de la qualité *(Berrien)* ; **Ya, ar *matière grasse* 'n-hin(i) a gonte ! War hezh vije pêet ar laezh, ar c'halite vije** : Oui, c'est la matière grasse qui comptait ! C'était sur elle qu'on payait le lait, c'était la qualité *(Karnod)* ; **Daon ! Ar laezh vije pêet deuh ar *matière grasse* vis(e) barzh ha neu'n deuh ar c'halite !** : Dam ! On payait le lait selon la matière grasse qu'il contenait et alors selon la qualité ! *(Karnod)*

- **Kalite vad** : De bonne qualité ; **'Benn da gaoud ur men mad a renke beañ kalite vad ! Ur men kaled ! Ma oa ur men re gwag, na lemme ket** : Pour que ce soit une bonne pierre, elle devait être de bonne qualité ! Une pierre dure ! Si c'était une pierre trop tendre, elle n'aiguisait pas *(Berrien)*

**KALKENN** ['kalkɛn] : [***calquen*** 1633] n.f. (pl. **-ed** [kal'kɛnɛd-t]) ; Écervelée

**Daon 'ha ! Ar re-m(añ) oa c'hoa(r)i, an diw galkenn-m(añ) !** : Diantre ! Elles jouaient, ces deux écervelées ! *(Karnod)*

**KALKULIÑ** [kal'kyːli] : [***calculaff*** 1499] vb. ; Calculer

**Ha goud(e)-se galkulè-hè deus ar luved neu'n ha vé gwraet papred 'è, deus an drous war-lerc'h ouiè-hè ba b(e)-lec'h oa...** : Et ensuite ils calculaient alors d'après les éclairs et on le fait toujours, selon le bruit ensuite, ils savaient où c'était... *(Kleden)*

**KALM** [kalm] : [***calm*** 1499] ad. ; Calme / Tranquille (cf. **TRANKIL**)

- **(E)n-om leusken kalm** : Se laisser tranquille ; **Ma teufe da joñj diñ, med pell-zo meus ket bet 'n-om interesset hañ ! Nann, bremañ 'n-om leuskon kalm** : Si je me rappelais, mais ça fait longtemps que je ne m'y suis pas intéressée hein ! Non, maintenant je me laisse tranquille *(Poullaouen)*

**KALMAÑ** ['kalmə] : [***calmaff*** 1499] vb. ; (se) Calmer

**Hag an dé war-lerc'h pé oa kalmet toud an traou** : Et le lendemain quand tout fut calmé *(Kleden)* ; **Deut oa-i bet dé galmañ go(ude)-se, me(d) hou(zh) nôa bet poan 'è ! Ar c'horn oa torr(e)t** : Elle avait fini par se calmer ensuite, mais elle avait eu mal aussi ! La corne était cassée *(Laz)*

**KALON / KAR'N** ['kɑːˌlɔ̃.n] ['kɑːrn] : [vx. br. ***calonn***] n.f. (pl. **-iou** [ka'lɔ̃nju]) ; Cœur (cf. **BIS-AR-GALON**)

**Kemer merc'h-vihen, me rà doc'h ! Kemer ha leuniet ho towlagad hag ho kalon** : Prends mon enfant, je te l'offre ! Prends et remplis tes yeux et ton cœur *(Sant-Wazheg)* ; **Gad ur mousc'hoarzh kapab da riñsañ ho kalon dec'h** : D'un sourire capable de vous vider le cœur *(An Uhelgoat)* ; **Tud heb kalon** : Des gens sans cœur *(An Uhelgoat)* ; **Koat-delc'h é kar'n ar wênn, surtoud ba'r wênn-derw ha ga hezh vé gwraet meurb** : Du bois dur, c'est le cœur de l'arbre, surtout dans le chêne et on en fait des meubles *(Kleden)*

- **Beañ e galon gantoñ war e zorn** : Avoir le cœur sur la main ; **Hezh (e)ma e galon gantoñ war e zorn** : Il a le cœur sur la main *(Plouïe)*
- **Beañ war e galon noazh** : Être à jeun (d'alcool) ; **Oa ket war i galon noazh** : Il n'était pas à jeun (d'alcool) *(Skrigneg)*
- **Kaoud ur galon vad** : Avoir bon cœur ; **Heñ né ur galon vad** : Il a bon cœur *(Plouïe)*
- **Ober lampad-ha-dilampad** : Battre la chamade ; **He c'halon ree lampad-ha-dilampad** : Son cœur battait la chamade *(Lokmaria)*
- **Saw-kalon** : Haut le cœur ; **Ur saw-kalon, kement doñjer a ra din** : Un haut le cœur, ça me procure tant de dégoût *(Poullaouen)*

**KALSON** ['kalsɔ̃n] : [***kalson*** 1932] n.m. (pl. **-iou** [kal'sɔ̃nju]) ; Caleçon

**Ha fourr ma vri ba kalsoniou hezh** : Fourrer mon nez dans ses caleçons *(Skrigneg)*

**KALVAR** ['kalvar] : [***kalvar*** 1530] n.m. (pl. **-iou** [kal'varju]) ; Calvaire (monument)

**Mi zo bet blame d'ar c'halvar zo ene** : Je suis allée à cause du calvaire qui s'y trouve *(Skrigneg)* ; **Pugur ar gras a zo dow sistem ha barzh un hanter deuh ar gras, ma keres, zo deut deus ur c'halvar-all** : Puisque la croix possède deux genres et dans une moitié de la croix, si tu préfères, provient d'un autre calvaire *(Skrigneg)*

**KALVECHAÑ** [kal'veʃə] : [***caluiziat*** 1659] vb. ; Tailler le bois

**Ar vô 'h ee d'o(be)r bouteier-koat, an derw 'h ee d'o(be)r labour mod-all da galvechañ !** : Le hêtre servait à faire des sabots de bois, le chêne servait sinon au travail, à tailler le bois ! *(An Uhelgoat)*

**KALVER** ['kalve] ['kalvɛr] : [vx. br. ***celmed*** ; ***calmez*** 1337 ; ***caluez*** 1396] n.m. ; Charpentier (cf. **CHARPANTIER**)

**Deut oa ur c'halver da weled** : Un charpentier était venu voir *(Berrien)*

**KALZ** [kalz-s] ['kaləs] : [***cals*** 1499] ad. ; Beaucoup (& beaucoup de gens) / De l'importance

**Ya, kalz a lar se !** : Oui, beaucoup disent ça ! *(Skrigneg)* ; **Cheñchet zo kalz diboe** : C'est très différent depuis *(Plouïe)* ; **'Zhpenn un dra na gwraet, kalz na gwraet !** : Il avait fait plus d'une chose, il avait fait beaucoup ! *(Skrigneg)* ; **Ar re-se zo tud neugn ket kred d'ar re-all kalz** : Ce sont des gens qui ne font pas beaucoup confiance aux autres *(Plouïe)* ; **D'ar mare-se ar renk oa kalz** : À cette époque le rang avait de l'importance *(Plouïe)* ; **Gopadeg ya, pa vije kalz a dud à hopal** : Des cris collectifs, lorsque les gens criaient *(Skrigneg)* ; **Meus choñj, din oa ur bern hañ ! Kalz oamp paotr-powr !** : Je me rappelle que pour moi il y avait foule hein ! Nous étions beaucoup de gens mon pauvre *(Plouïe)* ; **Lod a ree kalz ! Ba Lokmarïa, ahe gis-se, vije kalz avalou hañ !** : Certains faisaient beaucoup ! À Locmaria-Berrien, là comme ça, il y avait beaucoup de pommes hein ! *(Skrigneg)* ; **N'é ket ur gavotenn vraw é med pass da reiñ kalz kalz kalz startijenn d'an dud** : Ce n'est pas une belle gavotte mais ne donnant vraiment pas beaucoup de tonus aux gens *(Plourac'h)* ; **Med dre amañ oa ket kalz tud penvidig** : Mais par ici il n'y avait pas beaucoup de gens riches *(Plouïe)* ; **Ha sell jome kalz war o lerc'h** : Et regarde il en restait plein derrière eux *(Plouïe)* ; **Komprenet vé un dra mennaket med pass kalz** : On comprend un peu mais pas beaucoup *(Berrien)* ; **Med a-wechou vise red da reiñ kalz marc'hadmatoc'h deus ar loned** : Mais parfois on était obligé de tirer un moins bon prix des bêtes *(Plouïe)* ; **D'ar mare-se an dra-he oa kalz** : C'était beaucoup pour l'époque *(Plouïe)* ; **Vije ket kalz difer's** : Ça ne faisait pas beaucoup de différence *(Plouïe)* ; **Bremañ zo kalz blavechou 'zo an amzer zo cheñchet** : Ça fait une paire d'années maintenant que le temps est différent *(Plouïe)* ; **Neus ket kalz a dachou kin / Neus ket kalz tachou kin** : Il n'a plus beaucoup de tunes *(Plouïe)* ; **Re-vihen meus ket douget kalz** : Je n'ai pas porté beaucoup de petites *(Plouïe)* ; **Me meus kalz tud** : J'ai une grande descendance *(Plouïe)* ; **Bet é bet daw labourad kalz, surtoud me meus bet ma sri assames ba Kemper** : Il a fallu beaucoup travailler, surtout que j'ai eu mes trois (enfants) à Quimper *(Sant-Wazheg)* ; **Pareiañ a ree an dud hat, pareiañ a ree kalz !** : Et il guérissait les gens, il en guérissait beaucoup ! *(Berrien)* ; **(E)vel kalz...** : Comme beaucoup *(Plouïe)* ; **N'é ket ablam ma kalz owen a'ha !** : Ce n'est pas parce que j'avais très peur ma foi ! *(Berrien)* ; **Vije ket red galoupad kalz (a-)benn kaoud ur labour** : Il n'était pas nécessaire de beaucoup courir pour trouver du travail *(Kalaner)* ; **Joñj meus bet klêt lared lar ba Kerbrad vïe sallet ar pezh amann 'ha ken vïe koueet neu'n war'naoñ, ar mod-se vïe ket debet kalz** : Je me rappelle avoir entendu dire qu'à Kerbrat on salait le beurre ma foi jusqu'à ce qu'il tombe dessus, comme ça on n'en mangeait pas beaucoup *(Plouïe)* ; **Sertenmant vise ket debet kalz na evet kalz deusoutoñ...** : On n'en mangeait ni n'en buvait certainement pas beaucoup... *(Plouïe)* ; **Mi oa müoc'h andikaped kalz, pass (e)vid on bremañ, me(d) añfeñ** : J'étais beaucoup plus handicapée, pas plus que je ne suis maintenant, mais enfin *(Kallag)* ; **Ya ! Ah beñ ya ! Med kalz labour eh é !** : Oui ! Ah ben, oui ! Mais c'est beaucoup de travail ! *(Skrigneg)*

- **(E)tre bourd ha fars / Vé laret ar wirione da galz** : Entre boutade et farce / On dit la vérité à beaucoup (de gens) *(Plouïe)*
- **Kalz a dra** : Grand-chose (fig.) ; **Tud dister-tre, tud ha dalveent ket kalz a dra** : Des gens très modestes, qui ne valaient pas grand-chose *(Plouïe)* ; **Amañ (e)ma ar jerdin, oh ! Med n'é ket kalz a dra...** : Le jardin est ici, oh ! Mais ce n'est pas grand-chose... *(Plourac'h)*
- **Kalz traou / Kalz (a) draou** : Grand-chose / Beaucoup de choses ; **Vïe ket kalz traou da beuriñ** : Il n'y avait pas grand-chose à paître *(Plouïe)*
- **Kalz deus...** : Beaucoup d'entre... ; **Kalz deusoute** : Beaucoup d'entre eux *(Plouïe)*
- **Kalz-re** : Beaucoup trop ; **Da ma joñj oa kalz-re didru(e) deus ar merc'hed** : À mon avis on était beaucoup trop cruel envers les femmes *(Plouïe)*
- **Kaoseal war-lerc'h kalz** : Parler face à du monde ; **Med mond dé wel (a)nèoñ hoh-hun ! Hezh gaosev ket war-lerc'h kalz 'nèoñ 'è** : Mais (il faut) aller le voir tout seul ! Il ne parle pas face à du monde non-plus *(Speied)*

**KAMARAD / KAMALAD** [ka'mɑːr(ə)d-t] [kamarad] [ka'mɑːl(ə)d-t] : [***camarad*** 1659] n.m. (pl. **-ed** [kama'rɑːdəd-t] [kama'lɑːdəd-t]) ; Camarade / Copain / Pote / Ami ; **KAMARADES / KAMALADES** [kama'rɑːdəz-s] [kama'lɑːdəz-s] : n.f. (pl. **-ed** [kamarade:zəd-t] [kamalade:zəd-t]) ; Camarade / Copine / Pote / Amie

**Hezh é kamarad ta'-kozh** : C'est le copain de grand-père *(Plonee)* ; **Chilpet neus e aval d'e gamarad** : Il a chapardé la pomme de son camarade *(Plouïe)* ; **Ur gamarades ma ha' vis(e) gwraet Mari anèi** : J'avais une amie qui s'appelait Marie *(Poullaouen)* ; **Pé vïe lahet ar pi-moc'h, ahe memes ba kêr, an ameseien hag a oa kamaraded** : Lorsqu'on tuait le cochon, ici-même au village, les voisins qui étaient des amis *(Berrien)* ; **An den yowank-se neus distoket e gamarad** : Ce jeune homme-là a rembarré son camarade *(Plouïe)* ; **Ga ma c'hamarad kozh** : Avec mon vieil ami *(Ar Fouillez)* ; **Ha pé oan aet d'ar rujumant ma ka(v)et ur c'hamarad just a-walc'h hag a sone bañjo** : Et lorsque j'étais parti au régiment j'avais trouvé un copain justement qui jouait du banjo *(Skrigneg)* ; **Ba bord ar mor, houzh neus kamaraded un tamm partoud** : Elle des amis un peu partout au bord de la mer *(Plouïe)* ; **Sè un de(v)ezh oan 'h o(be)r koat, assam(es) ga ur c'hamar'd-all i(v)e** : Donc un jour je faisais du bois, avec un autre ami également *(Speied)* ; **Ha goude-se oamp deut kamaraded ha teuient neuhe da evañ beb a vann(ac')h** : Et ensuite nous sommes devenus amis et ils venaient donc boire chacun un verre *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Me oa krog ev(añ) ur banne traou ga kamaraded** : Je commençai à boire un verre avec des amis *(Kolloreg)* ; **Med bremañ ma c'hamarad ahe his-se heñ gav mad re gwinizh-tu** : Mais maintenant mon ami aime celles au sarrasin *(Skrigneg)* ; **Me meus kamaradésed hag a lar din** : J'ai des amies qui me disent *(Skrigneg)* ; **Omp bet un neubeud kamaraded ha kamaradésed é visitiñ ur c'hrow-moc'h, kara !** : Nous sommes allés, quelques amis et

amies, visiter une porcherie, n'est-ce pas ! *(Skrigneg)* ; **Kamaraded-all vije ne-pell** : D'autres amis étaient non loin *(An Uhelgoat)* ; **Me voa aet badowet, med ma c'hamal(ad) voa aet badowet-strizh** : J'étais un peu étourdi (par l'alcool), mais mon ami était complètement étourdi *(Pleiben)* ; **Ma c'hamarad oa kaojeüs** : Mon ami était causant *(An Uhelgoat)* ; **Ha hezh oa ur c'hamarad bras daoñ** : Et c'était un grand ami à lui *(Kleden)* ; **Ma bras kamarad oa** : C'était mon grand ami *(Speied)* ; **Sete ur c'hamalad na** : Il avait donc un ami *(Skrigneg)* ; **An de-all oan o lar(ed) se da ma c'hamaradésed ahe** : L'autre jour je disais ça à mes amies là *(Skrigneg)* ; **Me ma kamaraded kozh ha' bose mein, reent kemed pos mein** : J'avais de vieux amis qui posaient des pierres, ils ne posaient que des pierres *(Lokarn)* ; **Oagn 'h aretet ba-ti ur c'hamarad dê d'ev ur chopinad 'e ! Me(d) 'zhpenn un' oa bet ha dow ha matrehe tri** : Ils s'arrêtèrent chez un ami à eux pour boire une chopine aussi ! Mais il y en eu plus d'une et deux et peut-être trois *(Plonee)* ; **Toud ar re-he ! Pudur ar re-he oa kamaradésed din, deuh an daol ganem-ni hag ar re-all oa laket 'n tu-all** : Toutes celles-là ! Puisqu'elles étaient des amies à moi, à table avec nous et les autres étaient placés de l'autre côté *(Skrigneg)*

- **Be kamarad 'bominabl** : Être copains comme cochons *(Laz)*
- **Be kamarad (-es) da *ub.*** : Être l'ami (-e) de *qqn.* ; **Ha hemañ oa just ga Louise, heñ oa kamalad dèi !** : Et il était juste avec Louise, c'était son ami ! *(Skrigneg)* ; **Se zo kaos : N'et ket da veañ re gamaradésed ga merc'hed-all, kar a-wichou...** : C'est pourquoi : Ne soyez pas trop amies avec d'autres femmes, car parfois... *(Skrigneg)*
- **Kamarad-bresel** : Camarade de guerre ; **An tad hag e gamarad-bresel** : Le père et son camarade de guerre *(An Uhelgoat)*
- **Kamarad-sko(u)l** : Camarade d'école ; **N'eus ket pell-zo oan digouêt ga ur gamarades-skoul ha' oa é kontañ din** : J'ai rencontré il y a peu une camarade d'école qui me racontait *(Kergloff)*

**KAMBR** [kɑ̃m(pʳ)] : [***cambr*** 1499] n.f. (pl. **-chou** ['kɑ̃m(p)ʃu]) ; Chambre (& à coucher)

**Ba'r gambr** : Dans la chambre ; **Ha na bet ur gambr ba'n Uhelgoat michañs** : Puis il a sûrement eu une chambre à Huelgoat *(Berrien)* ; **Gwraet oa ur gampr ha oa skalierou oa ba'r penn-traoñ d'hond ba'nèi** : On avait fait une chambre et les escaliers pour y accéder se trouvaient dans le bas *(Plouïe)* ; **Pugur voa ba he c'hambr voa sell deuhoutoñ dre ar preness** : Puisque elle était dans sa chambre à le regarder par la fenêtre *(Plonee)* ; **Gwech-all vise laket an ed ba'r solier ba'r gambr** : Autrefois on mettait le blé à l'étage dans la chambre *(Plouïe)* ; **Ha na laket (a)naoñ ba en ur gambr ene** : Et il le plaça là dans une chambre *(Berrien)* ; **Hei d'ar gampr, pé 'h ee-hi ba'r gampr hei troñchañ he liñser hag hañw oa tomm** : Elle va à la chambre, lorsqu'elle alla dans la chambre elle retroussa le drap, il était chaud *(Kolloreg)* ; **Hag ar mod-se me a'h ey da wel ba o gambr, da weled (ha)g-eñw so un dra menneket hag-añw rant un dra menneket** : Et comme ça j'irai voir dans leur chambre, pour voir s'il y a quelque, s'ils font quelque chose *(Sant-Hern)* ; **Amañ zo ur gambr hag leun a owr toud, an heñi-all zo leun a arc'hant ha'n heñi-all é heñi ar marsosser** : Il y a ici une chambre remplie d'or, l'autre est remplie d'argent et l'autre et celle du lad *(Landelo)* ; **Me(d) ma vis(e) mad, ga ur bech vis(e) karget-heñw ba ur sac'h hag ar baotred gassè ar greun d'ar gambr neu'n** : Mais s'il était bon, on le chargeait à la bêche dans un sac et les gars envoyaient alors le grain dans la chambre *(Karais)* ; **Pep hini a ra e vod, med meus ket bet plijadur gwech e-bed (e)vel ar vugale, kaoud leizh ou gampr (a-)benn teuont war an dou(a)r !** : Chacun fait à sa manière, mais je n'ai jamais eu aucun plaisir comme les enfants, d'avoir leur chambre remplie avant d'arriver sur terre ! *(Skrigneg)* ; **Med pé oan e(rr)i ba ma c'hambr vihen oa ma mamm 'ho(r)tos 'ha(n)on ba ma gwele ! Oh !!!** : Mais lorsque j'arrivai dans ma petite chambre, ma mère m'attendait dans mon lit ! Oh !!! *(Skrigneg)* ; **Hemañ zo deut ba'h ar gambr ha aet ba'h ar gwele ha rôet un droiad d'ar wreg ! Eh ! Ha tapet an niñsel hag aet é roud, ma haotr-kaezh-mañ !** : Il est venu dans la chambre, parti dans le lit et il tira un coup avec l'épouse ! Eh ! Il chope le drap et part, mon pauvre ! *(Skrigneg)* ; **Toud ar gwinizh vïe darc'het hag ar c'herc'h vïe darc'het da-vid ar loned ha da hadañ, vise lakeet toud ba'r gambr, mod oa kim(ed) diw gambr ha ma zud jome ba'n traoñ ba-kich' an tan !** : On gardait tout le blé et l'avoine était gardait pour les bêtes et pour semer, on mettait tout dans une chambre, comme il n'y avait que deux chambres, mes parents restaient en bas à côté du feu ! *(Lannedern)*

- **Lamp a ra ar c'hazh ba'r gambr** : Le feu crépite bien dans la cheminée (analogie sonore du chat sautant dans une chambre) *(Plouïe)*
- **War-horre ar gambr** : Sur le sol de la chambre ; **Ha oa ur vatalassenn war-gourr(e) ar gambr ar mo(d)-se hag un tapiss mennaket dreist, oh ! Me gouske mad ene !** : Et il y avait un matelas comme ça sur le sol de la chambre et une couverture par-dessus, oh ! J'y dormais bien ! *(Skrigneg)*

**KAMÏON / KAMIOÑ** [ka'mijən] [kamjɔ̃] : [***kamion*** 1979] n.f. & n.m (pl. **-ou** [ka'mjɔ̃:nu]) ; Camion

**Ha war-lerc'h neu'n ziskargès da gamioñ da-hun, ga bidoniou dow-ha-dow** : Et alors ensuite tu déchargeais ton camion tout seul, les bidons deux par deux *(Karnod)* ; **(A)daleg ar c'houlz-se dija oa marc'hadourien-betoñ gwraet ha-toud, tàeint ga'r c'hamïon ha vis(e) karget** : Déjà à partir de cette époque, il y avait des marchands de béton tout fait, ils venaient en camion et on chargeait *(Lokarn)* ; **Vise ket droad d'ober gwin med goulskoude pegur teuent ga'r c'hamioñ visent gwelet a-walc'h tond ma vise bet c'hoant** : On n'avait pas le droit de faire du vin cependant puisqu'ils venaient en camion on les voyait tous si on voulait *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Med d'ar mare-se na oa ket pomperien, na kamioniou oa ket (iv)e da charrea(d) dour (e)vel zo bremañ** : Mais à cette époque-là il n'y avait pas de pompier, ni non-plus de camion pour transporter de l'eau comme il y a maintenant *(Plouïe)* ; **Kachedadou mod-se, (he)leizh ar gamïon, rêjin du** : Des caisses comme ça, plein le camion, du raisin noir *(Ar C'hastell-Ne)* **N'ounn ket deus pe-lec'h hat teue ar rêjin ha sete ouïemp dare neuhe ken teue ar gamïon neuhe da zigass domp ar rêjin** : Ma foi je ne sais pas d'où venait le raisin et donc nous ne savions alors absolument rien jusqu'à ce que le camion ne vienne alors nous apporter le raisin *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ar c'hamoniou-he na roujou leun ga bandajou kaoutchou warn'nê** : Ces camions-là avaient des roues recouvertes de plein de bandages de caoutchouc *(An Uhelgoat)* ; **Leusken ar c'hamïon da filañ-kuit** : Laisser le camion filer *(An Uhelgoat)* ; **Ma mije bet ur c'hamïon bennaket, eh beñ oagn friket !** : Si j'avais eu un camion quelconque, eh ben je les aurais écrasés

*(Skrigneg)* ; **Rekisissionet oa bet an dow gamïon d'hond d'ar vresel** : Les deux camions furent réquisitionnés pour aller à la guerre *(An Uhelgoat)*

- **Kamïon-dour** : Camion à eau ; **Bremañ vé ket gwraet (ne)med lak ar sirenn en-dro hag ar bomperien teu gad o c'hamïon-dour** : Maintenant on ne fait que mettre la sirène en route et les pompiers viennent avec leur camion à eau *(Plouïe)*
- **Passeal gad e gamïon** : Passer en camion ; **Heñ bassee ga e gamïon hag a zespune ar pezh nije prenet** : Il passait en camion et collectait ce qu'il avait acheté *(Berrien)*

**KAMIONAD** [ka'mjɔ̃:nəd-t] : [***kamionad*** 1941] n.m. ; Camion rempli de / Plein camion de

**An dro vije gwraet a-raog vije gorôet ar saout, ur c'hamionad, a-raog vije komañs(et) an dud da hor(o) ! Pugur fa ket droad d'amerd an dud a-raog pa vijent 'hor(o) !** : On faisait le tour avant que les vaches ne soient traites, un plein camion, avant que les gens ne commencent à traire ! Puisque tu n'avais pas le droit avant d'emmerder les gens lorsqu'ils trayaient ! *(Karnod)*

**KAMIONETENN / KAMIONETEN** [kamjo'nɛtən] : [***kamionetenn*** 1992] n.f. & n.m. (pl. **-ou** [kamjonɛ'tɛnu]) ; Camionnette

**An neubeud kamionetennou oa 'h eent en-dro (ne)med ga gasojen** : Les quelques camionnettes ne fonctionnaient qu'au gazogène *(An Uhelgoat)* ; **Prenet meus 'e ur c'hamioneten hag ar mod-se, deus ma zigoueo, mo un dra mennañket da lojañ** : J'ai acheté une camionnette et ainsi, selon ce qui arrivera, j'aurai quelque chose pour loger *(Skrigneg)*

**KAMISOLENN / KAMIJOLENN** [kɑ̃mi'(z/ʒ)ɔ:lən] : [***camisolen*** 1632] n.f. (pl. **-ou** [kamiʒɔ'lɛnu]) ; Pull-Over / Tricot

✗ *syn.* : ***stamm***

**Hag vije laket dilhad dê heñ, vije gwraet dilhad dê, un tamm kamijolenn mennaket** : Et on leur mettait des vêtements hein, on leur faisait des vêtements, une espèce de tricot quelconque *(Skrigneg)* ; **Me(d) neuhe vije gwraet ga stamm, ur gamijolenn vije lar(e)t deus an dra-he ha petramant ur palto vije stampet 'è !** : Mais on faisait alors avec du tricot, on appelait ça un pull-over et sinon on tricotait un paletot ! *(Skrigneg)*

**KAMM** [kɑ̃m] : [gaul. ***cambo*** ; vx. br. ***cam***] ad. ; Qui boite / Boiteux / Courbé (-e) / Tordu (e)

✗ *m. comp.* : ***bazh-penn-kamm, beg-kamm, karr-kamm*** ; *m. dér.* : ***chilgamm, penngamm***

**Barreg oan d'ond, med kamm a oan 'ha !** : J'étais en mesure de venir mais j'étais boiteux ! *(Berrien)* ; **Mod-all oa mad (ne)med-seped é bet chomet kamm** : Sinon il était bien, si ce n'est qu'il est resté boiteux *(Skrigneg)* ; **Sterd mad hi diwh(a)r dèi petram 'n-on ga(v)o kamm da verc'h !** : Sers-lui bien les jambes ou bien ta fille deviendra boiteuse ! *(Skrigneg)* ; **Un dèn kamm deus un tu vé laret « chilgamm » deusoutoñ** : On dit d'une personne qui boite d'un côté qu'elle est « chilgamm » *(Plouïe)* ; **Meur a hi(ni) vij(e), me(d) bremañ vent ket kamm kin, kara ?** : Il y en avait beaucoup, mais de nos jours ils ne sont plus boiteux, n'est-ce pas ? *(Skrigneg)* ; **Ma vis(e) ket skarzhet o c'hraier (a-)benn mis-kenver, ar saout vis(e) kamm pad ur bla war-lerc'h go(ude)-se** : Si l'on ne vidait pas leurs crèches pour le mois de janvier, les vaches étaient boiteuses pendant l'année qui suivait *(Speied)* ; **Mem-mod ha'n dén kamm oa, diformet e droad oa** : Il était comme un boiteux, son pied était déformé *(Plonee)* ; **Toud an dud ouïe o(be)r ur gavot, kosh-ha-yowank, kamm-ha-tort** : Tout le monde savait faire une gavotte, vieux et jeunes, boiteux et bossus *(Skrigneg)* ; **Kamm oa e visïed** : Ses doigts étaient tordus *(Plouïe)*

- **Kamm-ha-jilgamm** : Clopin-clopant ; **Aha ! Kamm-ha-jilgamm** : Aha ! Clopin-clopant *(Skrigneg)*

**KAMMAÑ** ['kɑ̃mə] : [***cammaff*** 1464] vb. ; Boiter

**Daon ! An hi(ni) a gamm un tamm zo diskompes neuhe !** : Dam ! Celui qui boite un peu est alors déséquilibré ! *(Skrigneg)* ; **Goûd a hounn an heñi vé 'h o(be)r seblant da gamm(añ) ahe his-se dalc'h-mad vije laret hezh zo chilgamm vije laret** : Je sais que celui qui fait semblant de boiter là comme ça constamment, on disait qu'il était « chilgamm » *(Plouïe)*

**KAMMED / KAMMAD** ['kɑ̃məd-t] ['kɑ̃mad-t] : [***camhet*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [kɑ̃'mɑ:du]) ; Enjambée

**Kammadou hir** : De longues enjambées *(Plouïe)*

**KAMPAGN** ['kɑ̃mpaɲ] : [***campaign*** 1633] n.m. (pl. **-ou** [kɑ̃m'paɲu]) ; Campagne

**Wa'r c'hampagn 'n-om jikourèmp** : Nous nous entraidions à la campagne *(Kleden)* ; **Ur journal ha 'n-om okupe deus traou ar c'hampagn** : Un journal qui s'occupait des choses de la campagne *(Kallag)* ; **Ha oaint disket dê o(be)r kleron (e-)pad ar c'hampagn** : Et on leur apprenait à faire du clairon pendant la campagne *(Skrigneg)* ; **Med deus gwin vis(e) ket kaoseet d'ar mar(e) surtoud pé vïer laboured war ar c'hampagn heñ** : Mais à cette époque on ne parlait pas de vin surtout lorsque l'on travaillait à la campagne hein *(Kleden)* ; **Meus ket gwel(e)t 'h o(be)r an dra-s(e) gwech e-bed, med bet zo bet gwraet raog oa evolüet ar c'hampagn un tamm** : Je n'ai jamais vu faire ça, mais on le faisait avant que la campagne n'évolue un peu *(Kleden)* ; **An dra-(ho)nt a lake ar pêi d'ogmant un tamm pé vise touch hè, med bêent ket hè (aha)namp tram vïe deut fin ar c'hampagn** : Ça faisait un peu augmenter la paie lorsqu'on les touchait, mais ils ne nous les payaient pas tant que ce n'était pas la fin de la campagne *(Speied)*

- **Marc'h-kampagn** : Cheval de campagne ; **Ar c'herseg 'labour(ad) wa'r maes ah(e) gis-s(e) hag ar re-s(e) vis(e) kass(e)t wechou, ar gaseg d'ar marc'h, memes-mod, un tamm marc'h-kampagn ha' ràe ur mell heubeul doc'h** : On envoyait parfois les chevaux qui travaillaient là à la campagne, la jument au cheval, pareillement, une sorte de cheval de campagne qui vous donnait un gros poulain *(Kleden)*

- **Ober kampagnou** : Faire des campagnes (guerre & industriel) ; **Ar soudarded 'h ee d'o'r kampagnou** : Les soldats allaient faire des campagnes *(Skrigneg)* ; **Hezh so bet (a)ssam(es) g(a)nin 'h o'r kampagnou, petram 'h o(be)r sêsoniou 'vel po c'hoant, ba'r *sucrerie* !** : Il a été avec moi faire des campagnes, ou-bien faire les saisons comme tu voudras, à la sucrerie ! *(Speied)*
- **War ar c'hampagn** : À la campagne ; **War ar c'hampagn oa vïou partoud** : Il y avait des œufs partout à la campagne *(Landelo)* ; **Vise red pêo ur bern tud war ar c'hampagn, ur mevel, ur vatezh, ba blessou devejouresed c'hoazh** : Il fallait payer un tas de gens à la campagne, un domestique, une servante, par endroits encore des journalières *(Ponvel)* ; **Ar re-yowank 'h ee da zañs(al) war ar c'hampagn ba un hangar, ba ur grañj, un dra mennaket a mo(d)-s(e)** : Les jeunes allaient danser à la campagne dans un hangar, dans une grange, quelque chose comme ça *(Kleden)* ; **Gwech-ell un ouvrïer, war ar c'hampagn petramant ar mab, c'hwi droiè a-peu-prè, ga dow jô, un devezh-arad douar ba'n de(v)ezh** : Autrefois un ouvrier, à la campagne ou-bien un fils, tu charruais à-peu-près, avec deux chevaux, un demi-hectare de terre dans la journée *(Kleden)*

**KAMPÈCH** [kɑ̃m'pɛʃ] : [***kampech*** 1931] n.m. ; (du) Campêche

- **Bann'h-kampèch** : Coup de mauvais cidre ; **Petra é ar bann'h-kampèch peus digasset d'ond amañ ?** : C'est quoi le coup de mauvais cidre que tu as apporté pour venir ici ? *(Kleden)*

**KAMPÏARD** [kɑ̃m'pijərd-t] : [***kampillard*** 1983] n.m. (pl. **-ed** [kɑ̃mpi'ʎardəd-t]) ; Lascar / Coquin / Individu louche…

**Ba bourk Uhelgoat meump gwelet ur vandennad kampïarded** : Au bourg d'Huelgoat, nous avons vu une bande de lascars *(Plouïe)*

**KAN** [kɑ̃:n] : [vx. br. ***can***] n.m. (pl. **-iou** ['kɑ̃nju]) ; (du) Chant

**Kar an dra-he zo maleürus, kar o c'han pe o meusik** : Car c'est malheureux car leur chant ou leur musique *(Plourac'h)* ; **Sell o c'han pe o meusik ne rey ket tre memes-mod kanet (e)vid gavotenn rejïon Uhelgoat petramed gavotenn rejïon Kereis** : Donc leur chant ou leur musique ne sera pas tout à fait chanté de la même façon pour la gavotte de la région d'Huelgoat ou celle de la région de Carhaix *(Plourac'h)* ; **E gan n'o ket memes-mod** : Son chant n'est pas pareil *(Plourac'h)*

**KANAB** ['kɑ̃:nəb-p] : [***canap*** 1499] n.m. ; (du) Chanvre

**Aoget é ar c'hanab** : Le chanvre est rouit *(Laz)*

**KANAÑ / KANO** ['kɑ̃:nə] ['kɑ̃:no] : [***canaff*** 1499] vb. ; Chanter / & Coasser (grenouilles)

✗ *m. dér.* : ***diskanañ***

**Ha brem(añ) a glev 'nê kanañ !** : Et maintenant il les entend chanter ! *(Skrigneg)* ; **Het' ha hañw lar demp kanañ un tamm** : Donc il nous dit de chanter un peu *(Skrigneg)* ; **Komañset ar c'hejer da ganañ ba'r perjer** : Les coqs ont commencé à chanter dans les cours *(An Uhelgoat)* ; **Kanañ ur son** : Chanter une chanson *(Berrien)* ; **Suzanne a gane ha me ziskane war-lerc'h** : Suzanne chantait et moi je reprenais le chant ensuite *(Skrigneg)* ; **C'hwi oar kanañ Marc'harid : kan ur son demp 'ta !** : Marguerite vous savez chanter : chante-nous donc une chanson ! *(An Uhelgoat)* ; **Gwleskered é kanañ war an dour** : Des grenouilles coassant sur l'eau *(Lannedern)* ; **Eo ! C'hwi gan braw ! Daw dec'h kanañ !** : Si ! Vous chantez bien ! Il faut que vous chantiez ! *(An Uhelgoat)* ; **Me meus ur breur ha' vé 'kanañ ba C'hastell-Ne** : J'ai un frère qui chante à Châteauneuf-du-Faou *(Lannedern)* ; **Lod a vé pa vent à kanañ ah(e) ! Vé lar(e)t : Ar re-h(e) so goperien !** : Certains le sont lorsqu'ils chantent ! On dit : Ce sont des braillards ! *(Skrigneg)* ; **Hag an dud 'n (hi)ni yee d'ar bal d'ar sul-nos ha teue d'ar gêr toud (e)n-ur ganañ** : Et ce sont les gens qui allaient au bal le dimanche soir et qui revenait à la maison tous en chantant *(Sant-Wazheg)* ; **Ha c'hwi vé kanañ bep sul ba'n averenn** : Et vous qui chantez chaque dimanche à la messe *(An Uhelgoat)* ; **'Ganign o-dow o-dow** : Ils chantaient à deux tous les deux *(Plourac'h)* ; **Oh vendidïe ! C'hwi oar kanañ 'ha, ah ya !** : Oh nom de Dieu ! Vous savez chanter ma foi, ah oui ! *(An Uhelgoat)* ; **Kan un draig (e)ta !** : Chante un petit truc donc ! *(An Uhelgoat)* ; **Seber oa-heñw, kanañ ree-heñw, c'hwitell ree-heñw** : Il était gai, il chantait, il sifflait *(Sant-Hern)* ; **Me n'ounn ket kanañ aha(n)on-me !** : Mais moi je ne sais pas chanter ! *(An Uhelgoat)* ; **Eo ! Mechañs tou'n dud oar kanañ mod pe vod, un dra mennaket teuy ganeh !** : Si ! J'ai bien peur que tout le monde sache chanter d'une manière ou d'une autre, il y a bien quelque chose qui te viendra *(An Uhelgoat)* ; **Beñ c'hwi lar ouieh ket kanañ ? Med c'hwi a gan braw-tre hat !** : Ben vous dîtes que vous ne savez pas chanter ? Mais vous chanter très bien ma foi ! *(An Uhelgoat)* ; **Med ur lapouss peus laret oar kanañ ? Lar dèoñ kanañ 'ta neuhe !** : Mais tu as dit avoir un oiseau qui sait chanter ? Dis-lui alors de chanter donc ! *(An Uhelgoat)* ; **Komañs oa da ganañ kantikou ha d'o(be)r presegennou ha digass kaos an otro-Doue d'ar baotred ha-toud** : Il commença à chanter des cantiques, à faire des prédications et apporter la parole de Dieu aux gars et tout *(Landelo)* ; **Ar lapoussed ganont ket ken teu an de** : Les oiseaux ne chantent pas tant que le jour n'est pas *(An Uhelgoat)* ; **Kan ra (a)r gaseg-koat ba mis-mae : « Gwlizh, gwlizh, gwlizh ! » Ha dont ra (a)r gwlizh** : Le pic-vert chante au mois de mai : « Gwlizh, gwlizh, gwlizh ! » Et la pluie fine (gwlizh) vient *(Kleden)* ; **Me(d) ar c'hog deus ar mintin neus droed da gan(añ), me(d) pass deus an abard'hê 'hond war i glud !** : Mais le coq a le droit de chanter le matin, mais pas en fin d'après-midi en allant sur son perchoir ! *(Skrigneg)* ; **Koulz (e)vel musissianed, (e)vel kanerien toud-ar-jeu a ouïe kano, ouïe ar meusik** : Comme les musiciens, les chanteurs et tout le tintouin savaient chanter, connaissaient la musique *(Plourac'h)*

- **Kanañ (a-)bos** : Chanter des mélodies ; **Butun vijè da ganañ 'bos gwech-ell** : Autrefois on donnait du tabac à ceux qui chantaient des mélodies *(Poullaouen)*
- **Kanañ da zañsal** : Chanter du kan-ha-diskan ; **Ma zad ha ma mamm gane da zañsal war-lerc'h an devechou-labour !** : Mon père et ma mère chantaient du kan-ha-diskan après les journées de labeur ! *(Lannedern)* ; **Ha vije**

**tud é kanañ hag é tañsal ha da zañsal ha kanañ da zañsal war ar blassenn** : Et il y avait des gens qui chantaient, qui dansaient et qui chantaient du kan-ha-diskan sur la place *(An Uhelgoat)*

- **Kanañ evel ur c'hazh bihen** : Chanter comme un petit chat (voix grêle un peu fausse) ; **Te gan 'vel ur c'hazh-pihen** : Tu chantes comme un petit chat *(Plouïe)*
- **Pa vise klevet an tarow-moualc'h kanañ oa sin amzer rust** : Quand on entendait le merle chanter c'était signe de temps rude *(Plouïe)*
- **Pik pe vran a gan** : Tout se sait (mot-à-mot : Pie et corneille chante)

**KANARDIÑ** [kɑ̃'nardi] [kɑ̃'nærdi] : [***kanardiñ*** 1944] vb. ; Courtiser

**Chomet oas da ganardiñ** : Tu étais resté courtiser *(Poullaouen)*

**KANDIDA** [kɑ̃n'dida] : n.m. ; Candidat

**En 65 gav tin oa bet an eleksionou kentañ hag ma dad oa kandida** [kɑ̃n'dida] **ha oa ket bet elu** : Je crois qu'en 65 se déroulaient les premières élections et mon père était candidat et il n'avait pas été élu *(Kalaner)*

**KANELL** ['kɑ̃:nəl] : [***canell*** 1633] n.f. (pl. **-ou** [kɑ̃'nɛlu]) ; Bobine

**Kanellou vise gwraet ga'r c'horz** : On faisait des bobines avec la tige *(Poullaouen)* ; **'Velt ur ganell oa, d'ablam(e)d d'ar gwlan da bakañ war hezh** : C'était comme une bobine, pour que la laine *(Skrigneg)*

- **Korz-kanell** : Berce commune (plante) *(Poullaouen)*

**KANER** ['kɑ̃:nər] : [***caner*** 1632] n.m. (pl. **-ien** [kɑ̃'nɛrjən]) ; Chanteur

**Gwelet meus ar c'haner ba'n tele, e(rr)o é hudur !** : J'ai vu le chanteur à la télé, il est devenu pitoyable *(Kergrist)* ; **Koulz (e)vel musissianed, (e)vel kanerien toud-ar-jeu a ouïe kano, ouïe ar meusik** : Comme les musiciens, les chanteurs et tout le tintouin savaient chanter, connaissaient la musique *(Plourac'h)* ; **Pé vis(e) frikoiou vïe kan(e)t da zañsal ha vise sonerien ha bombard ha binïou ha vise kanerien, ar re ouïe kan(añ), vïe lar(e)t d'an dud da zond da ganañ !** : Lorsqu'il y avait des gueuletons, on chantait du kan-ha-diskan, il y avait des sonneurs, de la bombarde, du biniou et des chanteurs, ceux qui savaient chanter, on disait aux gens de venir chanter !

**KANETENN** [kɑ̃'nɛtən] : [***kannetenn*** 1499] n.f. (anc. singulatif, pl. **-ou** [kɑ̃nɛ'tɛnu]) ; Bille

**A-wechou vije gwraet war-lignenn, vije chetet ar ganetenn d'an heñi vije an tostañ** : Parfois on faisait en ligne, on jetait la bille à celui qui était le plus près *(Duod)* ; **Aet da zespugn e ganetennou toud** : Il est parti ramasser toutes ses billes *(Plonee)* ; **Ar ganetenn oa ba'r mare-s(e), oa ket balloniou oa** : C'était la bille à cette époque-là, il n'y avait pas de ballons *(Duod)* ; **Heñzh da jerrañ toud ar c'hanetennou** : C'était lui qui ramassait toutes les billes *(Duod)*

- **C'hoa(r)i kanetenn** : Jouer aux billes ; **C'hoa(r)i kanetenn war ar lor-zi** : Jouer aux billes sur le sol de la maison *(Plonee)*

**KAÑFANTENN / KAFANTENN** [kɑ̃'fɑ̃ntən] [ka'fɑ̃ntən] : [***kanfantenn*** 1931] n.f. (pl. **-ed** [kɑ̃fɑ̃n'tɛnəd-t]) ; Femme élégante / Coquette / Coquine

**Houzh so ur gañfantenn** : C'est une fille élégante *(Kergrist)* ; **Houzh oa ur gafantenn !** : C'était une coquine ! (jument) *(Skrigneg)*

- **Kañfantenn-lous** : Voyouse / Putain ; **Houmañ zo ur gañfantenn-lous !** : C'est une putain ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! Ur gafantenn-lous oa kentoc'h ur lousenn** : Oh ! Une « kafantenn-lous » c'est plutôt une putain *(Skrigneg)* ; **Houzh vïe bet laret : Houzh zo ur gañfantenn-lous ! Kañfantenn lous...** : Elle aurait dit : C'est une voyouse ! Voyouse... *(Plonee)*

**KAÑFARD** ['kɑ̃(:)fard-t] : [***canfard*** 1530] n.m. (pl. **-ed** [kɑ̃'fardəd-t] **kañfarted** [kɑ̃'fartəd-t]) ; Gaillard / Coquin

**Ba Kergrist oè ur paotr yowank ha' oa ur c'hañfard** ['hɑ̃fard-t] : Il y avait à Kergrist-Moëlou un jeune garçon qui était un gaillard *(Kergrist)* ; **Reou gozh 'h anee (aha)non (a)boe oan kañfard** ['kɑ̃:fard-t] **oa ket problem e-be(d)** : Les anciens me connaissaient depuis que j'étais gamin il n'y avait aucun problème *(Kalaner)* ; **Damai 'n-om gavo un toullad kañfarted ahe da charr koat diñ** : Tout à l'heure pas mal de gaillards vont se retrouver là à charroyer du bois pour moi *(Skrigneg)*

**KANIK** ['kɑ̃nik] ['kɑ̃nic] : [***canicq*** 1633] n.m. (pl. **-ed** [kɑ̃'nikəd-t] [kɑ̃'nicəd-t]) ; Canard

**Kaniked so ba'r yun (iv)e** : Il y a aussi des canards dans le marais *(Plonee)* ; **Hemañ zo ur c'hanik** : C'est un canard *(Lannedern)*

- **Feneant (e)vel ur c'hanik** : Fainéant comme un canard ; **Hemañ zo feneant (e)vel ur c'hanik** : Il est fainéant comme un canard *(Plonee)*

**KANIRI** [kɑ̃'ni:ri] : [***kaneri*** 1890] n.f. ; (des) Chants / (des) Chansons

**KANISTELL** [kɑ̃'niʃəl] : [***kanistel*** 1919] n.f. (pl. **-ow** [kɑ̃ni'ʃɛlɔw]) ; Cage / Panier tressé à anses

**Amañ zo ur ganistell** : Il y a une cage ici *(Kergrist)*

**KANN** [kɑ̃n] : [gaul. ***canto*** ; vx. br. ***cann***] ad. ; Blanc (-he) / & n.m. ; Combat

- **Gwenn-kann** : Blanc comme neige *(Poullaouen)*
- **Loar-gann** [***loar-gann*** 1732] : Pleine lune ; **Ar loar ne(ve), ar loar gozh hag ar loar-gann** : La nouvelle lune, la lune en décours et la pleine lune *(Laz)*
- **War ar c'hann** : À la pleine lune ; **Ha ma faot doc'h lar grogo ar grefon (v)o daw doc'h grefañ papred war ar c'hann, papred, papred, papred !** : Et si tu veux que ton greffon prenne il faut toujours greffer en pleine lune, absolument toujours ! *(Kleden)*

**KANNAÑ / KANNAD** ['kɑ̃nə(d-t)] : [***cannaff*** 1499] vb. ; (se) Battre / Laver (linge)

**Hanter-vew é skrijal ha kannad** : Ils beuglaient et se battaient à moitié ivres *(Ar Fouillez)* ; **Mamm-gozh vije 'kannañ ba-bord ar rinier** : Grand-mère lavait le linge au bord de la rivière *(Skrigneg)* ; **An den na (e)n-om gannet deus ar pi-moc'h-goueñ** : L'homme qui s'est battu contre le sanglier *(Poullaouen)* ; **Houmañ us ar sañwon, houmañ so pad an de 'kannañ** : Elle use le savon, elle est toute la journée à laver (le linge) *(Skrigneg)* ; **Ma vije 'n dud 'n-om gannañ, daon ! A vije gopadeg sur 'ha !** : Si les gens se battaient, dam ! Ma foi il y avait certainement des braillements ! *(Skrigneg)* ; **Oh daon ! Poent é din kannañ ma dilhad, kar c'hwezh ar c'hwejadur zo gante !** : Oh dam ! Il est temps que je lave mes vêtements, car ils ont une odeur de transpiration *(Skrigneg)* ; **Izhpenn ba Lemeeg vêr (e)n-om gannañ (a-)eneb da barrajou ha da sort traou-te** : Il n'y a pas qu'à Lemezeg qu'on se bat contre les barrages et ce genre de choses *(Poullaouen)* ; **'N-om gannañ 'vid kaoud ar c'hreien** : Se battre pour avoir le gratiné *(Plouïe)* ; **Bon ! N'amp ket da 'n-om gannañ ablamour d'ur skoed** : Bon ! Nous n'allons pas nous battre à cause d'un écu *(Skrigneg)* ; **Nin vïe 'n-im gannañ, 'klas(k) goûd piw vïe aet da gerc'hed 'nê, ah(e) zo bet cheu !** : Nous nous battions, on cherchait à savoir qui aurait été les chercher, là y a eu de la discorde ! *(Plonee)* ; **Trist é memes-tra ! Ur bla war'n-ugent war-lerc'h, beñ an dud ra bresel ato ha 'n-im gann papred, possubl neugn cheñchet lec'h !** : C'est quand-même triste ! Vingt-et-un ans après, ben les gens font toujours la guerre et se battent sans cesse, quand bien-même ils ont changé de lieu ! *(Pleiben)* ; **Amañ neus kann(et) e zilhad** : Il a lavé ses vêtements ici *(Skrigneg)* ; **Med pé vise erc'h, mamm 'h ee, d'ar yow 'h ee da gann(añ) an dilhad, deus ar beure 'h ee da zistronkañ 'nê** : Et lorsqu'il neigeait, maman allait, le jeudi elle allait laver le linge, elle allait le matin l'essanger *(Karnod)* ; **Hag Yvonne a oa he dilhad é sec'hañ maes war an orjadenn, pudur na kannet 'benn oa aet** : Et Yvonne avait son linge qui séchait dehors sur le fil, puisqu'elle avait lavé avant qu'il parte *(Skrigneg)* ; **Hag oa klask cheu deuh ma zad-kozh goude ha oa 'h essañ kannañ 'naoñ p(a) oa 'n-om ga(v)et mew !** : Et après il cherchait des noises à mon grand-père et il essayait de le battre lorsqu'il se retrouva saoul ! *(Skrigneg)* ; **Daon ! N'añw ket d(a) 'n-om gannañ deuh-ouit 'ha ! Metramant me zivrego ma dilhad ! (E)ma ma dilhad war da gein !** : Diantre ! Je ne vais pas me battre contre toi ma foi ! Sinon je vais déchirer mes vêtements ! Tu portes mes vêtements ! *(Skrigneg)* ; **Kannet vije ar c'hoefou ba'r yêr** : On lavait les coiffes à la maison *(Skrigneg)* ; **Kann(añ) an traou d'ar stêr vras, set' deus an hañw 'h eemp ha amañ oa un tamm stêr deus ar goañw, se 'vid kann(añ) dilhad** : Laver au grand lavoir, nous y allions donc l'été et il y avait ici un petit lavoir l'hiver, pour laver le linge *(Ponvel)* ; **Ur roched pe diw nis(e) an dud ar mo(d)-s(e) ha pé vis(e) kannet-houzh vis(e) laket-hi da sec'hiñ ha war-lerc'h vis(e) laket-houzh ha lak(et) 'n heñi-ell da gann(o)** : Les gens avaient une chemise ou deux comme ça et lorsqu'elle était lavée, on la mettait à sécher et ensuite on la (re)mettait et on mettait l'autre à laver *(Kareis)* ; **Kannet vije ar bouellou, gwraet vije anduilhenn, saossisson ha silzig, pep-heñi a ree 'vel nije c'hoant 'è, me(d) vij(e) ket chetet sort e-be(d) !** : On lavait les boyaux, on faisait de l'andouille, du saucisson et des saucisses, chacun faisait aussi comme il avait envie, mais on ne jetait rien du tout ! *(Berrien)*

- **Hezh so un ti ! N'é ket kap dow gi da 'n-om gannañ barzh !** : C'est une maison ! Deux chiens ne peuvent s'y battre ! (c-à-d. une toute petite maison) *(Skrigneg)*

**KANOL** ['kɑ̃ːnəl] : [***canol*** 1633] n.m. (pl. **-iou** [kɑ̃'nolju]) ; Canal

✗ *syn.* : ***stêr-vras***

**Ba bord ar c'hanol zo ur bern heles(tr)** : Il y a énormément d'iris au bord du canal *(Karais)* ; **He(ñ)chet ar marc'h (e)n-ur neuñial maes deus ar c'hanol** : Le cheval dirigé tout en nageant hors du canal *(Kleden)*

**KANOWENN** [kɑ̃'nɔwən] : [***canoenn*** 1464] n.f. (pl. **-ou** [kɑ̃nɔ'wɛnu]) ; Chanson

**Ya memes ba'r ganowenn** : Oui même dans la chanson *(Plouïe)* ; **Leskel ur ganowenn** : Pousser la chansonnette *(Poullaouen)* ; **Beb sort a vije, kanowennou, festou-nos ha beb-sort** : Il y avait de toutes sortes, chansons, fest-noz et de toutes sortes *(Skrigneg)* ; **War-lerc'h ar patat(e)s 'è vis(e) dañs ha kanowennou ha traou ar mod-se...** : Après les pommes de terre aussi il y avait de la danse, des chansons et des trucs comme ça... *(Kergloff)* ; **Hag a un noñsvezh glaw hag avel, 'vel a lar ar ganowenn, an dour v(o)a bras** : Et une nuit de pluie et de vent, comme dit la chanson, le niveau de l'eau était haut *(Pleiben)* ; **Ar ganowennou zo bet chomet ba'h hi spered hañ ! Heñ ? Ha goulskoude eh didoñ ! Triwec'h la neus bet ha pevar-ugent !** : Les chansons sont restées dans son esprit ! Hein ? Et pourtant eh dis donc ! Elle a eu quatre-vingt-dix-huit ans ! *(Skrigneg)*

**KAÑSÈR** [kɑ̃sèr] : [***kañser*** 1992] n.m. (pl. **-iou** [kɑ̃'sèrju]) ; Cancer

**Gwech-all oa ket kaos kañsèriou na traou, hizh so marw ga'r boan-gov vras, ga'r làeres** : Autrefois on ne parlait pas de cancers ni de choses comme ça, il est mort d'une grande douleur au ventre, de la colique *(Skrigneg)*

**KANT** [kɑ̃n-t] : [gaul. ***canto*** ; ***cant*** 1499] nombre ; Cent (de)

**Dow c'hant metr** : Deux cents mètres ; **Houzh oa ur feurm hag a oa passeal kant devezh-arad barzh** : C'était une ferme qui dépassait les cent demi-hectares (50 h.) *(Plouïe)* ; **Kar tro ar bla(v)ezh c'hwezeg-kant pemzeg ha-tr(i)-ugent ahe pé oa bet ar ra(v)olt ar Bonedou Ru** : Car aux alentours de l'an seize cent soixante-quinze là

lorsque ce fut la révolte des Bonnets Rouges *(Landelo)* ; **Kant skoed** ['kɑ̃ːskwɛd-t] : Cent écus *(Kergrist)* ; **Sete ba'h ar bourk bremañ zo tri ha pevar-ugent a vugwale (e)tre pevar glass** : Donc au bourg maintenant il y a quatre-vingt-trois enfants entre quatre classes *(Skrigneg)* ; **Añfin goud(e) lakefes keme(d) hanter, pemp kant vefe sufiss !** : Enfin même si tu ne mettais que la moitié, cinq cents serait suffisant *(Skrigneg)* ; **Dond da lared di-règ naw-c'hant pe mil a dud blam da betra oah klask o(be)r ar barraj** : Venir dire devant neuf cents ou mille personnes pourquoi vous cherchez à faire un barrage *(Poullaouen)* ; **Gwelet mamp ar menu er-maes, unneg-kant deg ha pevar-ugent** : Nous avons vu le menu dehors, onze cents quatre-vingt-dix *(Skrigneg)* ; **Tri-c'hant pep-hini** : Trois cents chacun *(Skrigneg)* ; **Pemzeg-kant ! Teir gwech pemp-kant** : Quinze cent ! Trois fois cinq cent *(Kergloff)* ; **Fagodo ur c'hant fagod ba o devezh, oh ! Benn-neu'n nïent labouret ! Sur nïent !** : Fagoter un cent de fagots dans leur journée, oh ! Pour-lors ils avaient travaillé ! Certainement ! *(Kergloff)* ; **Ur c'hant gwinizh vije laket war-gein ar chô hag a teue ur sac'had-bleud gantoñ war i gis** : On mettait un cent de blé sur le dos du cheval et il rapportait un sac de farine *(Skrigneg)* ; **Pi(g)ur ar loch vïe ba-kreis ar c'hoat, matrehe vïe dow-c'hant, tri-c'hant metr d'o(be)r 'benn dond da zibiñ boued** : Puisque la hutte était en plein bois, il y avait peut-être deux cents, trois cents mètres à faire pour aller manger *(An Uhelgoat)*

- ***nombre* + (war-c'hant / dre-gant) deus** : *nombre* pour-cent de ; **Houzh na rekuperet a-peu-prè pe(va)r-u(ge)nt war-c'hant deus hi yec'hed ha deus hi kapassite** : Elle avait récupéré à-peu-près quatre-vingts pour-cent de sa santé et de sa force physique *(Kleden)*
- **Pêo dre gant** : Payer au quintal ; **Gwel a rañw lar res fagod pounner hag interess heus pudur eint pêet dre gant** : Je vois que tu fais de lourds fagots et tu as intérêt puisqu'ils sont payés au quintal *(An Uhelgoat)*
- **Stal-a-gant-lur** : Boutique à cent francs *(Berrien)*

**KANTIK** ['kɑ̃ntik] : [pl. ***cantiquou*** 1623] n.m. (pl. **-ou** [kɑ̃n'tiku] [kɑ̃n'ticu]) ; Cantique

**Da ganañ kantikou** [kɑ̃n'ticu] : Pour chanter des cantiques *(Landelo)*

**KANTIN** ['kɑ̃n,tin] : [***kantin*** 1923] n.m. (pl. **-ou** [kɑ̃n'ti.nu]) ; Cantine

**Me(d) oa ket kantin 'bed d'ar mar(e)-t(e) !** : Mais il n'y avait aucune cantine à cette époque-là ! *(Brennilis)* ; **Med ahe oa bet gwraet ur c'hantin da-houde hag a vise debet da greis-te barzh** : Mais là fut fait ensuite une cantine et on y mangeait à midi *(Brennilis)*

**KANTOLOR** [kɑ̃n'toːlɔr] : [***quantolor*** 1633] n.m. (pl. **-iou** [kɑ̃nto'lɔrju]) ; Chandelier

**Klask moussed da zougen ar c'hantolor** : Chercher des mômes pour porter le chandelier *(An Uhelgoat)* ; **Tennet ar c'hantoloriou maes** : Les chandeliers sortis *(An Uhelgoat)*

**KANTON** ['kɑ̃ntɔ̃n] : [***canton*** 1732] n.m. (pl. **-iou** [kɑ̃n'tɔ̃:nju]) ; Canton

**Ur bern traou rign ha' vis(e) ket gwraet ba kanton Mêl-Kareis, ur mod nagn da labour(a)d !** : Ils faisaient énormément de choses qu'on ne faisait pas dans le canton de Maël-Carhaix, ils avaient une manière de travailler ! *(Lokarn)* ; **Ba kanton Uhelgoat zo eizh parres : Be (e)ma Bolazeg, be (e)ma Skrigneg, be (e)ma Berrien, be (e)ma Ar Fouilhes, be (e)ma Plouïe, be (e)ma Lokmarïa ha Boneur** : Le canton du Huelgoat comporte huit communes : Bolazec, Scrignac, Berrien, La Feuillée, Plouyé, Locmaria-Berrien et Botmeur *(Plouïe)* ; **Barzh ar c'hanton un tamm bihen pelloc'h goude 'h ees da Gwareg** : Dans le canton un peu plus loin après tu vas à Goarec *(Plourac'h)* ; **Nin a ra parti deus kanton Uhelgoat** : Nous faisons partie du canton d'Huelgoat *(Plouïe)* ; **Kanton Uvelgoat** : Le canton de Uhelgoat *(Lannedern)* ; **Ba Uhelgoat oa toud tud yowank ar c'hanton** : Il y avait tous les jeunes du canton à Huelgoat *(Plouïe)* ; **Ha (e)viton-me ba ar Poher zo dow ganton deus ar Morbihan** : Et pour moi il y a deux cantons du Morbihan dans le Poher *(Plourac'h)* ; **Oan ba kanton Uhelgoat** : J'étais dans le canton d'Huelgoat *(Plouïe)* ; **Ur c'hleñved a c'hoa(r)i (ar) vazh ba'r c'hanton** : Une maladie qui sévit dans le canton *(Poullaouen)* ; **Med an dud hag ar spered, ar mod da veviñ oa en-dro doc'h ba'r c'hanton, med dre ma yeeh war-zu Landelo hag ar mene Poullaouen a jeñch an traou** : Mais les gens et l'esprit, le mode de vie était autour de vous dans le canton, mais à mesure que vous allez en direction de Landeleau *(Lannedern)*

- **Person-kanton** : Recteur de canton ; **Kês da Bleiben da wel ar person-kanton** : Va à Pleyben voir le recteur de canton *(An Uhelgoat)*

**KANTONIER** [kɑ̃n'tɔ̃njər] : [***kantonier*** 1889] n.m. (pl. **-ien** [kɑ̃ntɔ̃'njɛrjən]) ; Cantonnier

**Hag ar c'hantonierien ziharzhe bord an heñchou i(v)e** : Et les cantonniers défrichaient aussi les talus en bord de routes *(Berrien)* ; **Kar ar c'hantonierien gwich-all, houzoh walc'h, na brud hag oagn ket ru war ar labour !** : Car autrefois les cantonniers, vous savez bien, avaient la réputation de ne pas être acharnés au travail ! *(Skrigneg)* ; **Ur wech oa mé dad tond deus Karais ha oa ar c'hantonier 'h o(be)r fagod ba-kost an hent** : Une fois mon père revenait de Carhaix et le cantonnier faisait des fagots au bord de la route *(Kergloff)* ; **Ar c'hantonier, powr-kaezh kantonier !** : Le cantonnier, pauvre cantonnier ! *(Kergloff)* ; **Kantonier oa-ñw, p(ad a)n de 'h ee da labourad hag e hwreg ree war-dro ar ar veuc'h** : Il était cantonnier, la journée il allait travailler et sa femme s'occupait de la vache *(Ar Fouillez)* ; **Pugur 'benn ur c'hrogad amañ : Piw bêo ar c'hantonier ba Lannedern ?! Ha ba lec'h-all !!!** : Puisque d'ici un moment : Qui payera le cantonnier à Lannédern ?! Et ailleurs !!! *(Lannedern)* ; **Ar c'hantonierien vije alïessoc'h en o saw 'vid pleget, sete ha reiñ bronn hag a vije ar bal gate tost d'o estomog ahe his-se, 'n o saw... Se zo kaos vije laret : « Gwel(e)t a meus ar c'hantonier reiñ bronn d'ar bal ! »** : Les cantonniers étaient plus souvent redressés que pliés, donc donner le sein et ils tenaient leur pelle près de leur estomac là comme ça, redressés... C'est pourquoi on disait : « J'ai vu le cantonnier donner le sein à la pelle ! » *(Skrigneg)*

**KANTRETINER** [kɑ̃ntrə'tiːnər] : [***kantved-diner*** 1895] n.m. ; Droits de succession

**Blam d'an noter, ar c'hantretiner voa dé bêo !** : À cause du notaire, il y avait les droits de succession à payer *(Plonee)* ; **Kantretiner ? An dra-he é ar pezh arc'hant vé dé versañ d'an noter pé vé marw an dud** : « Kantretiner » ? C'est l'argent qu'il y a à verser au notaire lorsque les gens meurent *(Plonee)* ; **Ah beñ é an noter ar C'hastell-Ne ree ar paper douzh an dra-he ga'r c'hantretiner dé bêo** : Ah ben c'est le notaire de Châteauneuf-du-Faou qui faisait le papier de ça avec les droits de succession à payer *(Plonee)* ; **Ha ma ur milïon... Tri milïon ! Voa dé bêo : kantretiner d'an noter** : Et j'avais un million... Trois millions ! Qu'il fallait payer : les droits de succession au notaire *(Plonee)*

**KAÑW** [kɑ̃w] : [***caouff*** 1632] n.m. ; Deuil

✗ *m. comp.* : ***bazh-kañw***

**Ar c'hañw ! Ar baotred vije lak(et) ur ruban du diwar gorn o chupenn ah(e) pa vije kañw, vije gwel(et) lar oagn in kañw** : Le deuil ! On mettait aux garçons un ruban noir là au coin de leur veste lorsqu'il y avait deuil, on voyait qu'ils étaient en deuil *(Skrigneg)*

- **Dougen kañw** : Porter le deuil ; **Ya ! Petramed a brenes ur c'hoef plén da lakad pad ur bla, pugur neuhe vije douget kañw ur bla** : Oui ! Ou-bien tu achètes une coiffe simple à mettre pendant un an, puisqu'on portait le deuil un an *(Skrigneg)*
- **In kañw** : En deuil ; **Ar vantell-le oa 'velt *une cape* ga ur c'hapuchon ! Pa lakeent o c'hapuchon, vij(e) ket gwel(e)t o vass, da zusken lar oagn in kañw** : Le mantelet était comme une cape avec un capuchon ! Lorsqu'elles mettaient leur capuchon, on ne voyait pas leur visage, pour montrer qu'ils étaient en deuil *(Skrigneg)* ; **Ar c'hoef a vije bordou dantelezh ha renket vijes beañ in kañw ur bla, oa ur c'hoef plén hag a ha ket droed da zougen dantelezh !** : La coiffe possédait des bords en dentelle et tu devais être en deuil un an, il y avait une coiffe simple et tu n'avais pas le droit de porter de la dentelle ! *(Skrigneg)*
- **Tapiss ar c'hañw** : Le drap mortuaire ; **Tapiss ar c'hañw tàè dalc'h-mad deus an ilis 'e hag vïe chet(et) wa'r lower** : Le drap mortuaire provenait aussi toujours de l'église et on le jetait sur le cercueil *(Kleden)*

**KAOC'H** ['kɔh] : [***caoch*** 1499] n.m. & interj. : (de la) Merde / (de la) Fiente & ad. ; De merde

✗ *m. comp.* : ***bazh-kaoc'h***

**Petra oa barzh ? Kaoc'h-ki !** : Qu'y avait-il à l'intérieur ? De la merde de chien ! *(Kolloreg)* ; **Kaoc'h ! Mechañs (e)maoc'h ket ken skorn(ed) !** : Merde ! J'espère que tu n'es pas si gelé ! *(Plonee)* ; **Eh ya, kaoc'h !** : Eh oui, merde ! *(Plouïe)* ; **Oh ya ! Hezh so ur c'hazh leun : Oh ! Leun a gaoc'h !** : Oh oui ! C'est un chat plein : Oh ! Plein de merde ! *(Skrigneg)* ; **Laket vije un tamm kaoc'h-saout ha vije laket hezh hag a groge ba'r c'haoc'h-saout !** : On mettait un peu de bouse de vache et on le mettait (le plant) et il prenait dans la bouse de vache ! *(Skrigneg)* ; **Ya, beñ toud an traou oa mad da werzhañ gwich-all, memes ar c'haoc'h-yir !** : Oui, ben autrefois tout était bon à vendre, même la fiente de poule ! *(Skrigneg)*

- **Be finnoc'h (e)vid kaoc'h-louarn** : Être (malin (-e) / rusé (-e)...) ; **Hezh zo finnoc'h 'vid kaoc'h-louarn** : Il est malin comme un singe *(Plouïe)*
- **Bern kaoc'h-saout** : Bouse de vache ; **Ar c'hwil-koc'hêr, an hini vise ba ur bern kaoc'h-saout** : Le bousier, celui qui était dans une bouse de vache *(Lokarn)* ; **Visent friket ga ar boutou pa vise ka(v)et war ur bern kaoc'h-saout** : On les écrasait avec nos chaussures lorsqu'on en trouvait sur une bouse de vache *(Lokarn)*
- **Bolodou kaoc'h-keseg** : Du crottin de cheval *(Poullaouen)*
- **Brammer-kaoc'h** : Péteux à la con ; **Ur brammer-kaoc'h, ur penn-bras divalo !** : Un péteux à la con, un vulgaire gros bonnet ! *(Skrigneg)*
- **Libaner-kaoc'h** : Lèche-cul hypocrite ; **Hezh so ur libaner-kaoc'h !** : C'est un lèche-cul hypocrite ! *(Skrigneg)*
- **Meskadenn-gaoc'h** : Sac de nœuds / Embrouillamini ; **Ahe zo ur veskadenn-gaoc'h 'tre toud se !** : Il y a là un embrouillamini entre tout ça ! *(Karnod)*
- **Re(w)r-gaoc'h** : Empoté (-e) ; **Henn' neus ur rer-gaoc'h** : C'est un empoté *(Plouïe)*
- **Rïoter-kaoc'h** : Radoteur de merde ; **Oh ! Hezh so ur rïoter, n'é ket daw doc'h chom dé jilow hezh ! Hezh so ur rïoter-kaoc'h !** : Oh ! C'est un radoteur, il ne vous est pas nécessaire de rester l'écouter ! C'est un radoteur de merde ! *(Kleden)*
- **Sac'h-kaoc'h** : Amas de nuages noirs (sac à merde) ; **Oh ! Sell doc'h an heol, (e)ma-heñw 'hond da gous(ked) ba ur sac'h-kaoc'h !** : Oh ! Regarde le soleil, il va se coucher dans un amas de nuages noirs *(Kleden)* ; **Ma 'h ee an heol ba'r sac'h-kaoc'h, 'benn-c'hoa(zh) hall doc'h lar(e)d lar 'o glaw c'hoazh** : Si le soleil allait dans un amas de nuages noirs, le lendemain vous pouviez vous dire qu'il y allait encore avoir de la pluie *(Kleden)*
- **Tour bras Pleiben, kloc'h bras Braspar** : Le grand clocher de Pleyben, la grande cloche de Braspars (exercice d'élocution, souvent on finit par dire « **kaoc'h bras Braspar** : la grande merde de Braspars ») *(Laz)*
- **Un tamm kozh-labour kaoc'h d'ober** : Un sale travail chiant à faire *(Plouïe)*
- **Vaet é an heol da gousked ba ur sac'h-kaoc'h !** : Le soleil est caché par un gros nuage (m-à-m. Parti est le soleil dormir dans un sac de merde) *(Kleden)*

**KAOL** [ko:l] [kɔ:l] : [***caul*** 1499] coll. (sing. **-enn** ['k(o/ɔ):lən] sing. pl. **-ennou** [k(o/ɔ)'lɛnu]) ; (du) Choux(-fleurs) / & (antéposé) : (des) Fanes de

**An dra-h(e) so mem-mod 'vel kaol-karotes** : C'est comme les fanes de carottes *(Plonee)* ; **Kutuilhañ kaol-pitrabes (e)vid roiñ d'ar saout** : Arracher des fanes de betteraves pour donner aux vaches *(Plouïe)* ; **Tammou bitrabes pe ruta pe plantou kaol** : Des betteraves, ou rutabagas ou des plants de chou *(Pluskelleg)* ; **Ba'h ar soubenn vije laket : Kaol, jolotes, journave ha karotes !** : On mettait dans la soupe du chou, des échalotes, du chou-navet et des carottes ! *(Skrigneg)* ; **En tu-ell da Vontroules 'è welen 'nê 'machin ba o c'haol war o chô !** : De l'autre côté de Morlaix, je les voyais aussi machinant dans leurs choux-fleurs sur leur monture ! *(Speied)* ;

**Kaol-'valouar ? Komañs(e)t é 'n avalouar d'o(be)r kaol** : Des fanes de pommes de terre ? Les pommes de terres ont commencé à faire des fanes *(Speied)* ; **Ah ya ! Pell-zo, ya ! Ma re-me 'n-im douch ar c'haol bremañ ! Ha sell ma bet poan 'touariñ 'nê hañ !** : Ah oui ! Il y a longtemps, oui ! Les miennes (patates) ont maintenant les fanes qui se touchent ! Et donc j'avais eu du mal à les buter hein ! *(Plonee)* ; **Alïes, hè droc'hè ar c'haol, kaol-petrabes, me(d) ar c'haol-petrabes vise ràet dé zibiñ d'ar saout 'è** : Souvent elles coupaient les fanes, fanes de betterave, mais on donnait aussi les fanes de betterave à manger aux vaches *(Kergloff)* ; **Kaol vije laket kalz ! D'ar mar(e)-se oa ket ambar(a)ss mod so bremañ ! Bremañ kajemant n'é ket kap an nén da gaoud kaol kin** : On mettait beaucoup de choux ! À cette époque il n'y avait pas de tracasseries comme il y a de nos jours ! De nos jours on n'est plus capable d'avoir de choux ! *(Skrigneg)* ; **Koste Leon ahe gis-se 'h ee ar re-yowank gwich-all da denn ar c'haol diwar an articho ! Me(d) dre-amañ vich(e) ket laket articho neuhe** : Du côté du Léon là comme ça, les jeunes allaient autrefois débarrasser les artichauts de leurs feuilles ! Mais par ici alors on ne mettait pas d'artichaut *(Skrigneg)*

- **Avalou douss-kaol** : Pommes douces et vertes ; **An avalou douss-kaol, mañier-ru deus un tu ha glas deus an tu-all, ar re-he oa douss, avalou mad da zeb oaint i'e** : Les pommes « douss-kaol », une sorte de rouge d'un côté et verte de l'autre côté, elles étaient douces, elles étaient aussi de bonnes pommes à manger *(Plouïe)*
- **Kaol-pomm** : Choux pommés

**KAOL-MOC'H** [kol'moh] : [***caul-moc'h*** 1732] n.m. & coll. : (du) Rumex

**Kaol-moc'h, papred zo, re zo papred !** : Du rumex, il y en a toujours, il y en a toujours trop ! *(Plouïe)* ; **Kaol-moc'h, emsa(wo)c'h é passiant(iñ) ha displant(añ) (a)nê ga'n dorn, ar mod-ell, 'benn ur sun(v)ezh war-lerc'h, 'benn-neu'n (e)ma-hè hadpartïet (a)darr(e) !** : Du rumex, il est préférable de patienter et de les arracher à la main, sinon, une semaine plus tard, pour-lors ils repartent à nouveau ! *(Kleden)*

- **Aval kaol-moc'h** ['ɑːɔlkol,mɔx-h] (pl. **avalou kaol-moc'h** [a'vɑːlukol,mɔx-h]) : Pomme de pommier sauvage ; **An avalou kaol-moc'h, an dra-h(e) é an awal n'é ket bet grefet 'nèoñ** : Les pommes *kaol-moc'h*, c'est la pomme qui n'a pas été greffée *(Laz)*

**KAOL-SAOUT** [kol'zɔwt] [kɔːl'zɔwt] : [***kaol-saout*** 1931] coll. ; (du) Choux fourragers

**Kaol ! Kaol-saout ! Kaol-pomm ! Kaol da blantañ !** : Des choux ! Des choux fourragers ! Des choux pommés ! Des choux à planter ! *(An Uhelgoat)*

**KAOL-TEWL** [kol'tɛwl] [***kôl téal*** 1896] coll. ; (du) Rumex

**Amañ vé laret kaol-tewl, lod a ra ga kaol-moc'h** : Ici on dit « kaol-tewl », certains disent « kaol-moc'h » *(Plouïe)*

**KAOLEÑ** [kaolẽ] : n.m. ; Kaolin

**Memes-mod (e)vel ma vije bet mïoc'h a dud ba'r C'haoleñ barzh Berrien da ve labour (a)naoñ war ar plass vije bet ar chañs 'ta lar chomeche mïoc'h a re-yowank barzh Skrigneg** : C'est comme s'il y avait eu plus de gens au Kaolin à Berrien pour le travailler sur place on aurait donc eu la chance que plus de jeunes restent à Scrignac *(Skrigneg)*

**KAOS** [kɔːz-s] : prép. ; Parce qu(e) / À cause (du fait qu(e)) (cf. **a-gaos**)

**KAOS** [koːz-s] : [***caus*** 1499] n.f. (pl. **kaochou** ['koʃu] **kaojou** ['koːʒu]) ; Parole / Cause / Histoire / Rumeur / Conversation

**Yann zo kaos amañ gi-mañ** : Le Yann dont on parle ici *(Landelo)* ; **Ahe vije kaos e-be(d) kin ! Sort e-be(d) in mod e-bed !** : Là il n'y avait plus un mot ! Plus rien du tout d'une aucune manière ! *(Skrigneg)* ; **Me(d) me meus kleet 'nèoñ kont(añ) ar gaos-se, ya** : Mais je l'ai entendu raconter cette histoire-là, oui *(Plonee)* ; **Un dèn ha' gaosev kalz hag a lar forz-petra, n'é ket kapat da gaoud ur gaos (e)vel so gleet** : Une personne qui parle beaucoup et dit n'importe quoi, elle n'est pas capable d'avoir une conversation normale *(Lokmarïa)* ; **Med an dra-mañ ree kalz deus an avalou (iv)e, n'é ket an dud oa kaos ma'hat** : Mais ça dépendait aussi beaucoup des pommes, les gens n'étaient probablement pas toujours en cause *(Plouïe)* ; **N'é ket an dra-he oa kaos** : Ce n'en était pas la cause / C'était pas à cause de ça *(Plouïe)* ; **Ba ma familh den neus ket bet kaos deuh an dra-he** : Dans ma famille personne ne parlait de ça *(Sant-Wazheg)* ; **Hete vije keme(d) kaojou mo(d)-se gate ! Kompren a res ?** : Il n'y avait que des paroles comme ça entre eux ! Tu comprends ? *(Skrigneg)* ; **Bolazeg zo kaos da zigeriñ 'è hag a zo kaos lar a vefe kant a dud amploaiet** : Bolazec parle d'ouvrir également et on parle qu'il y aurait cent personnes employée *(Skrigneg)* ; **Med amañ n'eus kaos e-bed, pell-zo (a)darre !** : Mais ici on n'en parle pas, et depuis longtemps encore ! *(Skrigneg)* ; **P(a) é deut war e gis d'ar yêr, n'eus ket laret mann e-bed ! Oa ket bet kaos e-bed** : Lorsqu'il est retourné à la maison, il n'a rien dit du tout ! Aucune parole ! *(Skrigneg)* ; **Kustum oa-ñw deus an dra-he, kroget ar gaos !** : Il était habitué à ça, il commença la conversation ! *(Ar Fouillez)* ; **Gwich-all vije kaojou kozh ar mo(d)-se !** : Autrefois y avait de vieilles histoires comme ça *(Skrigneg)*

- **Be kaos** : Être question de ; **Na ket emm, oa ket kaos permi (e-)bed** : Elle n'avait pas besoin, il n'était pas question de permis *(Skrigneg)* ; **Paotred-ar-moc'h zo kaos sterd(añ) o fweskennou, me hag ar re-all, vé prenet nintra kin...** : Il est question pour les porchers de serrer les fesses, moi et les autres, plus rien n'est acheté... *(Lannedern)*
- **Delc'hen ar gaos en hi saw** : Faire tenir la conversation ; **Mo(d)-se, 'vel vé lar(e)t, vé delc'h(et) ar gaos 'n hi saw !** : C'est comme ça, comme on dit, qu'on faisait tenir la conversation ! *(Skrigneg)*

- **Digass kaos an otro-Doue** : Apporter la parole de Dieu ; **Komañs oa da ganañ kantikou ha d'o(be)r presegennou ha digass kaos an otro-Doue d'ar baotred ha-toud** : Il commença à chanter des cantiques, à faire des prédications et apporter la parole de Dieu aux gars et tout *(Landelo)*
- **Dond a ra kaos ganomp** : On en vient à parler ; **Wechou teue kaos ganomp ar mo(d)-se lar lod vïe bet ba Paris ha pé teuegn en-dro ouïegn ket ur pos brezhoneg !** : Parfois on en venait à parler comme ça que certains avaient été à Paris et lorsqu'ils revenaient, ils ne savaient pas un mot de breton ! *(Brennilis)*
- **Drailher-kaojou** : Pipelet ; **Hezh zo un drailher-kaojou** : C'est un pipelet *(Plouïe)*
- **Kaochou bran** : (des) Paroles perfides *(Laz)*
- **Kaochou disuit** : (des) Paroles incohérentes ; **Kaojou disuit, heb penn na rèr** : Des paroles incohérentes, sans queue ni tête *(Poullaouen)*
- **Kaochou gollo** : Paroles creuses ; **Un tamm flaner, n'eus kim(ed) kaochou bran gantoñ, kaochou gollo** : Un petit flagorneur, il n'a que des paroles perfides, des paroles creuses *(Laz)*
- **Kleo kaos deus** : Entendre parler de ; **Bet heus bet klêt kaos deus hezh ?** : As-tu entendu parler de lui ? *(Plouïe)* ; **Meus ket klêt kaos deus an dra-he nann** : Je n'avais pas entendu parler de ça, non *(Plouïe)* ; **Ar pellañ meus gall(et) kleo kaos petramed kaoud da lenn diwar maner ar Rusquec é tro ar bla(v)ezh pevarzeg-kant ugent, pe tregont** : Le plus loin que j'ai pu entendre ou-bien lire sur le manoir du Rusquec date des alentours de l'an quatorze cents vingt, ou trente *(Landelo)*
- **Kleo tammou kaochou** : Entendre pas mal de rumeurs ; **Klêt meus tammou kaochou (aha)non** : J'ai entendu pas mal de rumeurs *(Landelo)*
- **Klêo tammou kaos** : Entendre des bouts d'histoires ; **Oh ! Gwech-all meus bet klêt tammou kaos med…** : Oh ! Autrefois, j'ai eu entendu des bouts d'histoires, mais… *(Plouïe)*
- **Kontañ ar gaos** : Raconter / Taper la discute ; **Kont ar gaos diwar-benn ar vakeñchou** : Taper la discute à propos des vacances *(Plouïe)* ; **Neuhe oamp aseet da gont ar gaos ene neuhe** : Nous étions alors assis là pour taper la discute *(Berrien)* ; **Gwech-all a vije kontet kalz müoc'h ar gaos (e)vid a vé gwraet bremañ blamor d'an tele** : Autrefois on parlait plus que ce qu'on fait maintenant à cause de la télé *(Skrigneg)* ; **Deus amañ 'ta Yvonne (a)ssames ga hemañ amañ 'hi-mañ ha da gont ar gaos !** : Viens donc ici Yvonne avec lui pour parler *(Skrigneg)* ; **Ha go(ude)-se reer ar c'hrogad kont' ar gaos, ar merc'hed teue ha vise kont' ar gaos 'korn an tan** : Et ensuite on se tapait la discute un moment, les femmes venaient et on tapait la discute au coin du feu *(Lannedern)* ; **Eh ! Ar re-mañ n'ouzont ket fall ar brezhoneg, bet eint 'tiskiñ un tu bennaket ! Moien zo da gont ar gaos gate** : Eh ! Ceux-ci ne se débrouillent pas mal en breton, ils sont allés apprendre quelque part ! On peut parler avec eux *(Skrigneg)*
- **Kontañ kaojou** : Faire la parlote / Raconter des sornettes / Raconter des histoires ; **Te zo ur ginoweg ! Te vé kontet kaojou dit !** : T'es un naïf ! On te raconte des sornettes *(An Uhelgoat)* ; **Dond a reegn kalz, diw-teir (a)ssames blam da gontañ kaojou war an hent** : Elles venaient nombreuses, deux-trois ensemble afin de faire la parlote sur le chemin *(Landelo)* ; **Teoded-mad oa, dond a ree an dud da jilou 'naoñ kontañ kaojou !** : Il était éloquent, les gens venaient l'écouter raconter des histoires ! *(Skrigneg)*
- **Kosh-kaojou** : (des) Balivernes / (des) Ragots ; **Gantoñ n'eus kime kosh-kaojou** : Il ne raconte que des ragots *(Plouïe)* ; **Kosh-kaojou toud vije kontet demp** : On nous racontait des balivernes *(Skrigneg)* ; **Oh ! Me(d) pet(r)a ? Sur a-walc'h an dra-he n'é keme(d) kosh-kaojou !** : Oh ! Mais quoi ? Ce sont sûrement des balivernes ! *(Skrigneg)*
- **Ober kaos *udb.*** : Parler de *qqchose* ; **Med vé gwraet kaos ar Chemin des Dames ahe, n'eus kim kaos an dra-he kin** : Mais là on parle du Chemin des Dames, on ne parle plus que de ça *(An Uhelgoat)*
- **Ober un tamm kaos (bennag) ga *ub.*** : Faire un brin de causette avec *qqn.* ; **Mechañs teuin a-benn d'ober un tamm kaos bennag ganoc'h** : Il y a des chances que j'arrive à faire un brin de causette avec vous *(Landelo)* ; **Un tamm kaos oa gwraet ga'r wreg** : Il fit un brin de causette avec l'épouse *(Landelo)* ; **Ah ! Gwel(e)t ma 'naoñ dec'h ha gwraet ma un tamm kaos gantoñ** : Ah ! Je l'avais vu hier et j'avais fait un petit brin de causette avec lui *(Kleden)*
- **Petra zo kaos** ['petʳə zo 'ko:s] : Pourquoi / La raison pour laquelle ; **Dec'h da gompren mad petra zo kaos é ru ar barrous-mañ** : Pour que vous compreniez bien la raison pour laquelle cette paroisse est rouge *(Skrigneg)*
- **Pezh so kaos é…** : C'est pourquoi c'est… *(Skrigneg)*
- **Se zo kaos** : C'est pourquoi / C'est la raison pour laquelle / (en fin de phrase) C'est pour ça ; **Ah ya, me(d) n'ane ket, se zo kaos** : Ah oui, mais il ne connaît pas, c'est pour ça *(Skrigneg)* ; **Se s(o) kaos lod deuh ar jistr vije gwelloc'h 'vi(d) ar re-all !** : C'est pourquoi certains cidres étaient meilleurs que d'autres ! *(Skrigneg)* ; **Ya ha se zo kaos bremañ ma ran-me ar pezh a ran gan ma gavotenn (e)vel a ran-me é blame a meus gwelet ar gavotennou zo hond-kuit** : Oui c'est pourquoi maintenant si je fais ce que je fais de ma gavotte comme je le fais c'est parce que j'ai vu les gavottes qui disparaissent *(Plourac'h)* ; **Med, mi meus bet problemou ha se zo kaos mi zo chomet sekellou din deus se** : Mais, j'ai eu des problèmes et c'est pourquoi il m'est resté des séquelles *(Kallag)* ; **Se zo kaos du-mañ vé laret ar mod-se 'e** : C'est pourquoi on dit comme ça chez moi aussi *(Motre)* ; **Se so kaos (e)ma an ekspressionou hend-ell** : C'est pourquoi il y a les expressions sinon *(Ponvel)* ; **Fenoñs é yin dïannañ ! Se zo kaos meus emm mond da 'n-om dommañ maes !** : En tout cas il fait froid aujourd'hui ! C'est la raison pour laquelle j'ai besoin d'aller me réchauffer dehors ! *(Skrigneg)* ; **Hete oa feuket gwel a oa digoueet gati 'è, pedur na eñsultet ar re-gozh a-raog ha gwel oa digoueet gati, se zo kaos oa droug en enni ken a oa !** : Elle était donc vexée de voir que ça lui était arrivé aussi, puisqu'elle avait insulté les vieux avant et de voir que ça lui était arrivé, c'est pourquoi elle était si en colère ! *(Skrigneg)*
- **Se zo un tamm kaos + *vb.*** : C'est une raison qui fait que ; **Matre'n se zo un tamm kaos zerc'han kaoud tud** : C'est peut-être une raison qui fait que je continue à avoir du monde *(Plourac'h)*
- **Troc'had-kaos** : Causerie ; **Gwraet na un troc'had-kaos ganen-me** : Elle fit une causerie avec moi *(An Uhelgoat)* ; **Med me lar doc'h ga'n dow voussed, 'trehe vïe un troc'had kaos gate 'n hent ha' nïe traou dé**

**gonto o-dow !** : Mais je vous le dis qu'entre les deux marmots il y avait causerie en chemin et ils avaient tous les deux des choses à raconter ! *(Kolloreg)*

- **Troiñ e gaos** : Tourner son propos ; **Ha koulskoud(e) ar mod a ma kontet d'ar re-m(añ) 'n-hi(ni) oa gwir hañ ! Me(d) renket ma treiñ ma c'haos c'hoazh** : Et pourtant c'est la manière dont je leur avais raconté qui était vrai hein ! Mais il avait encore fallu que je tourne mon propos *(Skrigneg)*
- **Un dèn kaos-just** : Une personne à la parole juste ; **Me(d) i deod oa mad, me(d) oh ! Heñ oa un dèn kaos-just memes-tra hañ !** : Mais il avait une bonne langue, mais oh ! C'était quand-même une personne à la parole juste hein ! *(Skrigneg)*

**KAOSEAL / KAOJÈL** [ko'zeəl] [ko'ʒè:l] : [***causeal*** 1732] vb. ; Parler / Causer / Dire

**Kaoseal a ree-hè brezhoneg 'ha !** : Ils parlaient breton ma foi ! *(Speied)* ; **Gaoseen ket, koulz lared, tamm galleg (e-)bed !** : Je ne parlais, pour ainsi dire, pas un mot de français ! *(Lannedern)* ; **Med me gaosev doc'h 'vel meus bet desket** ['des,ket] **ga mé sud** : Mais moi je vous parle comme j'ai appris de mes parents *(Speied)* ; **Ha un' hag a gaosev brezhoneg bew, mad é Jean** : Quelqu'un qui parle un bon breton vivant, c'est Jean *(Speied)* ; **Me(d) daon ! Se zo kaos ar parrojou gaoseent ket memes-mod toud** : Mais dam ! C'est parce que les communes ne parlaient pas toutes de la même façon *(Skrigneg)* ; **Pugur war ar re-se oan oblij(et) d(a) gaoseal galleg, metre'n ouïent ket brezhoneg 'nê** : Puisque j'étais obligé de leur parler français, peut-être ne savaient-ils pas le breton *(Speied)* ; **Med pe 'h et ba bro ar Glaziked gaoseont ket 'veldomp ha ma'h eer ba Leon rent ket 'e** : Lorsque vous allez en pays Glazik, ils ne parlent pas comme nous et si on va en Léon, ils ne le font pas non-plus *(Kolloreg)* ; **N'oc'h ket gouest gol gèr da gaosèl deus maner ar Rusquec neb kaoseal deus ilis Sant-Herbod ha an eil ha heben** : Vous ne pouvez pas parler proprement du château du Rusquec sans parler de l'église de Saint-Herbot, et vice-versa *(Landelo)* ; **Klaboussenniñ 'n-ur gaoseal, an dra-he sinifi lar vorz-pet(r)a** : Bavasser en parlant, ça signifie dire n'importe quoi *(Skrigneg)* ; **Ker neubeud a vé kaoseet brezhoneg bremañ** : On parle si peu breton de nos jours *(Plouïe)* ; **Med matresse gaoseon doc'h gol vonnus, vefe gleet din kaoseal goustadikoc'h da ve komprenet ? N'é ket ?** : Mais je vous parle peut-être trop vite, me faudrait-il parler plus doucement pour être compris ? Non ? *(Lannedern)* ; **Me gaosee ga'n dud toud** : Je parlais à tout le monde *(Berrien)* ; **An dra-he zepand deus an takad lec'h vé kaoseet** : Ça dépend de l'endroit où ça se dit *(Plouïe)* ; **Hemañ n'é ket kaojèl a ra, gop a ra !** : Il ne parle pas, il crie ! *(Plouïe)* ; **Gwelet meus 'nèi ha meus ket kaoseet deusouti** : Je l'ai vue et je lui ai parlée *(Poullaouen)* ; **Daw vie koseal deusoute ha stagañ (a)nê deus ar mekanikou** : Il fallait leur parler et les atteler aux machines (chevaux) *(Plonee)* ; **Pe oan bihen gaosee ke(t) (a)n dud (ne)med brezhoneg** : Quand j'étais petit les gens ne parlaient que breton *(Duod)* ; **Hemañ zo ginou-dru (a)blam n'é ket kapat da respont (e)vel so gleet d'ar gomjou a vé kaoseet gantoñ hag un tamm bihen, kalz memes, fougeer** : C'est un vantard, car il n'est pas capable de répondre comme il faut aux paroles qu'on lui dit et qu'il est un petit peu, voire beaucoup, vantard *(Lokmarïa)* ; **Me gaosee d'an dud toud, med e-se gaoseen galleg, blam se oa laret oan un anglesenn, pegur vijen ket komprenet** : Je parlais à tout le monde, mais donc je parlais français, c'est pourquoi on disait que j'étais une Anglaise, puisque on ne me comprenait pas *(Berrien)* ; **Un den a so ginou dru zo deja un dèn ha' gaosev kalz** : Un baratineur c'est déjà une personne qui parle beaucoup *(Lokmarïa)* ; **Gaoseet ket deusoudon nag vêh ket klêt lared mann e-bed kin !** : Tu ne m'adresses plus la parole et on ne t'entend plus rien dire du tout ! *(Sant-Hern)* ; **Ur marc'hadour-legumaj a voa ene ha ganin hezh a gaosèe ar frañsè** : Il y avait là-bas un marchand de légumes et il me parlait français *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Oar ket kaoseal brezhoneg** : Il ne sait pas parler breton *(Lannedern)* ; **Oh beñ, welon ket kalz tud 'kaoseal brezhoneg 'veldin-m(e) kén (aha)naon, pugur ur bern d'anê zo aet-kuit dijar** : Oh ben, je ne vois plus beaucoup de gens parler breton comme moi, puisque énormément d'entre deux sont déjà partis *(Speied)* ; **N'essêen ket, n'é ket diskiñ oa, ar pezh meus disket beñ se zo deus ar pezh a gaosee an dud (e)n-ur basseal, n'é ket kaoseal an-heñi oa an dra-he** : Je n'essayais pas, ce n'était pas apprendre, ce que j'ai appris ben c'est de ce que les gens disaient en passant, ça ce n'était pas parler *(Berrien)* ; **Sè (e)n-im wel ke(t) (a)n dud, (e)n-im gaosev ke(t) (a)n dud gis gwech-all** : Donc les gens ne se voient plus, les gens ne se parlent plus comme autrefois *(Sant-Wazheg)* ; **Ma gaosees ket gantañ deus toud ha vorz petra** : Si tu ne lui parles pas de tout et de rien *(Plourac'h)* ; **Lec'h zo tud da gaoseal brezhoneg** : Là où il y a des gens pour parler breton *(Skrigneg)* ; **Me gaoseon ket brezhoneg !** : Moi je ne parle pas breton ! *(Plourac'h)* ; **Ah nonn 'hat ! An deñved... Na gaosees ket din deus an deñved !** : Ah non alors ! Les moutons... Ne me parle pas des moutons ! *(Lokmarïa)* ; **Tud o kaojeal kreñw-kreñw** : Des gens parlant très fort *(An Uhelgoat)* ; **Ba'n Aljeri pad blavechou hag oar kaoseal an arab pet(r)a !** : En Algérie pendant des années et il sait parler l'arabe quoi ! *(Pleiben)* ; **Penn-toud pe penn-chouch ya, 'n heñi na gaosev ket** : Quelqu'un de peu loquace oui, celui qui ne parle pas *(Kleden)* ; **Ne gaoseomp ket mem-mod 'vel re Sant-Hern (aha)namp, pass toutafed, med Kleden, Kleden gaosev mad 'vel Speied** : Nous ne parlons pas pareil que les Saint-Herninois, pas tout à fait, mais Cléden, Cléden parle bien comme Spézet *(Speied)* ; **Blam d'an dra-he, me welon ket, pé gaoseer deuh ur c'houblad, ma n'eus den e-bed kichenn : Mond da lar(e)d lar zo voien d'ober ga neubeutoc'h 'vid kant gwes...** : À cause de ça, je ne vois pas, lorsqu'on parle d'un couple, s'il n'y a personne à côté : Aller dire que l'on peut faire avec moins que cents truies... *(Lannedern)*

- **Kaoseal braw** : Parler correctement ; **Kaoseal braw da hezh !** : Parle-lui correctement ! *(Plonee)*
- **Kontañ deusoutoñ e-hun** : Parler tout seul ; **Sete hañw aseo war korn ar harzh ha kontañ deusountoñ i-hun** : Il s'assied donc dans sur le coin du talus et parlait tout seul *(Skrigneg)*
- **Kaoseal deus *ub.*** : S'adresser à *qqn.* ; **Hag memes heb kaoseal deusoute** : Et même sans s'adresser à eux *(Skrigneg)* ; **Pé gaosee-heñw deus e mamm, hañ ! Ur respet !** : Lorsqu'il s'adressait à sa mère, han ! Un respect ! *(Ponvel)* ; **Me vise kaoseet galleg deuh-ouin ga ma zud** : Mes parents s'adressaient à moi en français *(Berrien)* ; **Eh ! Ha pe-naos a vij(e) kaoseet deuh ar vugale...** : Eh ! Et comment on s'adressait aux enfants... *(Skrigneg)* ; **Kar i vestr na laret dèoñ, kaoseet na deusontoñ, heñ oa aet-roud goude** : Car son maître lui avait dit, il s'était adressé à lui, après il avait foutu le camp *(Skrigneg)*
- **Kaoseal divalo** : Parler vulgairement ; **Hezh gaosev divalo** : Il parle vulgairement *(Poullaouen)*

- **Kaoseal (e)n-eñwn ha (e)n-treus** : Parler à tort et à travers ; **Errou é un tamm bihen fougeer, heñ oar kalz draou ha' gaosev (e)n-eñwn ha (e)n-treus** : Il est devenu un peu vantard, il sait tout et parle à tort et travers *(Lokmarïa)*
- **Kaoseal evel un avokad** : Parler comme un ministre (m.-à-m. … comme un avocat) ; **Heñ gaosev 'vel un avokad** : Il parle comme un ministre *(Kolloreg)*
- **Kaoseal frañ** : Parler franchement ; **Kinkoulz é domp kaoseal frañ an eil deus egile** : Il vaut autant qu'on se parle franchement l'un l'autre *(Plouïe)*
- **Kaoseal gross** : Parler grossièrement ; **Ar re-he gaose gross** : Ils parlent grossièrement *(Lannedern)*
- **Kaoseal gwleb** : Parler en palatalisant *(Berrien)*
- **Kaoseal ledan** : Parler en prononçant toutes les syllabes *(Berrien)*
- **Kaoseal moan** : Parler de façon aiguë *(Berrien)*
- **Kaoseal war-lerc'h kalz** : Parler face à du monde ; **Med mond dé wel (a)nèoñ hoh-hun ! Hezh gaosev ket war-lerc'h kalz 'nèoñ 'è** : Mais (il faut) aller le voir tout seul ! Il ne parle pas face à du monde non-plus *(Speied)*
- **Kleo kaoseal deus** : Entendre parler de ; **Bet meus bet klêt kaoseal deus pe(va)r-ugent (a) dud ba'r Guellec** : J'ai entendu parler de quatre-vingts personnes au Guellec *(Lokarn)*
- **Uhellaad da gaosèl da ub** : Hausser la voix pour parler à *qqn.* ; **Ar person oa uhelleet neu'n da gaosèl daoñ pegur glee ket** : Le recteur avait haussé la voix pour lui parler puisqu'il n'entendait pas *(Lokmarïa)*

**KAOSEÜS / KAOJEÜS / KAOSIVUS** [ko'ze:(y)z-s] [ko'ʒe:(y)z-s] [ko'zi:vyz-s] : [***kaozeuz*** 1890] ad. ; Causant (-e)

**Ya, hemañ zo kaosivus** : Oui, il est causant *(Skrigneg)* ; **Ma c'hamarad oa kaojeüs** : Mon ami était causant *(An Uhelgoat)*

**KAOTER** ['kɔ̀tjɛr] ['kɔ̀cɛr] : [***cauter*** 1499] n.m. ; Chaudière / Marmite / & fig. Pagaille (dans la cuisine)

**KAOUD / KÂD** [kow(d-t)] [kɑ:d-t] : [***caffout*** 1623 ; ***cahout*** 1633] vb. (p.p. **bet** [bed-t]) ; Avoir / Obtenir / & ad. Vers

✗ *m. comp.* : ***blas-kaoud-c'hoazh*** ; & *cf.* : ***kavoud***

◆ Avoir ; **Telefonet feus d'i famm ?** : Tu as téléphoné à ta mère ? *(Kallag)* ; **Ya, te feus komprenet dizhtu** : Oui, tu as compris de suite *(Plourac'h)* ; **Oy ! Nin mam(p)-ni owen !** : Oh ! Nous avions peur ! *(Lokmarïa)* ; **Ha ba'r fin vijent é klask goûd piw a nije an drapo** : Et à la fin ils cherchaient à savoir qui aurait le drapeau *(Plouïe)* ; **Voien zo din da gâd un dra m(e)nneket ? – Ya ! Deut ba'n ti !** : Puis-je avoir quelque chose ? – Oui ! Entrez dans la maison ! *(Lokarn)* ; **Ha chimudig zo un' ha' nev yin ato, meñ é un tammig chimudig i'e** : Ah « chimudig » c'est quelqu'un qui a toujours froid, je suis moi aussi un petit peu frileux *(Laz)*

◆ Obtenir ; **Bet neus e sertifikad** : Il a obtenu son certificat *(Berrien)*

◆ Vers ; **Tennañ mouded ba'n dourbierenn zo kaoud ba'h ar yun ahe, tre war-lerc'h Forhan** : Extraire la tourbe dans la tourbière qui se trouve vers dans le marais, juste après Forhan *(Brennilis)*

- **Be ba kaoud *ub.*** : Être aux côtés de *qqn.* ; **Ba ma c'haoud (e)ma** [ba mə 'hɔwt ma] : Il est à mes côtés *(Plouïe)*
- **Kaoud da choas** : Avoir le choix ; **Beñ pass re med bon, ma ket bet da choaj** : Ben pas trop mais bon, je n'avais pas eu le choix *(Lokarn)*
- **Kaoud damant d'e lèr** : Craindre pour sa peau *(Poullaouen)*
- **Kaoud droug deus** : Être en colère contre ; **Ar voulac'h ! Deus ar re-he meus droug 'e ! Debet toud ar framboas gate, debet toud an traou !** : Le merle ! Je suis en colère contre eux aussi ! Ils ont mangé toutes les framboises, tout mangé ! *(Plouïe)*
- **Kaoud joñj + *vb.*** : Avoir souvenir de + *vb.* / Se rappeler + *vb.* ; **Meus joñj gwel (a)naoñ ur wech** : J'ai souvenir de l'avoir vu une fois *(Skrigneg)* ; **Me meus joñj gwel ma zad prestañ keseg ar mod-se (e)vid mond da labourad** : Je me rappelle voir mon père prêter des chevaux comme ça pour aller travailler *(Plouïe)*
- **Kaoud *udb.* evid** : Avoir *qqchose* en contrepartie ; **Keit-ha hije boñiou vije rôet un dra mennaket dit-te (e)vite !** : Tant que tu avais des bons on te donnait quelque chose en contrepartie ! *(Skrigneg)*
- **Kaoud *ub.*** : Avoir *qqn.* (le rouler) ; **Hezh neus bet (a)ha(n)on** : Il m'a eu *(Plonee)*
- **Kaoud ur vuhe ga *ub.*** : La vie rendue infernale par *qqn.* ; **Me meus ur vuhe ga houmañ !** : Elle me rend la vie infernale ! *(An Uhelgoat)*

**KAOUTCHOU** [kawtʃu] : coll. ; (du) Caoutchouc

**Kaoutchou neuhe oa ba'n dan, n'é ket tachou** : C'était alors du caoutchouc en dessous, non pas des clous (sabots) *(Kolloreg)* ; **Gleet oa dec'h memes-tra be lak ur c'haoutchou war beg ho pazh ha pïe ket gwraet kement trous !** : Vous auriez quand-même dû mettre un caoutchouc sur le bout de votre bâton et vous n'auriez pas fait autant de bruit ! *(Plouïe)* ; **Préss war'nèoñ deuh ar mintin pugur na laket kaoutchou d'i wreg (e)vid tach anê deuh ar raog** : Ah si ! Le matin il était pressé puisqu'il avait mis du caoutchouc à sa femme pour les clouer sur l'avant *(Kolloreg)* ; **Na plant(et) an divac'h ba e vot ha na touchet ba i votes kaoutchou** : Il avait enfoncé le croc dans sa botte et touché dans sa botte en caoutchouc *(Skrigneg)* ; **Hezh vis(e) troc'het, laron doc'h oa deuet ar meunuser d(é) Gergo pé vis(e) gwraet kirri ga rojou-kaoutchou** : On le coupait, je vous dis qu'un menuisier était venu à Kergo lorsqu'on faisait des charrettes à roues en caoutchouc *(Kleden)* ; **Ar merc'h yowank neuhe pé oa-hi (é) hond d'o(be)r ga e baotr (e)vid ar wech kentañ ha oa an tamm kaoutchou oa-hè é hond da lak war ar penn ha koueet an ado bras war ar pouejou !** : Donc la jeune femme lorsqu'elle s'apprêtait à faire avec son gars pour la première fois et ils étaient en train de mettre le bout de caoutchouc sur le bout et la grande aiguille de tomber sur les poids ! *(Karais)* ; **Ar c'hamoniou-he na roujou leun ga bandajou kaoutchou warn'nê** : Ces camions-là avaient des roues recouvertes de plein de bandages de caoutchouc *(An Uhelgoat)* ; **Oh me meus ket joñj**

**pe-sort bla oa just 'benn oa bet ur c'harr roujou-kaoutchou, med d'ar mar(e)-se vije gwraet toud gan ar c'harr kozh, ar c'harr roujou-houarn ahe** : Oh je ne me rappelle pas quelle année au juste il y eut une charrette avec des roues en caoutchouc, mais à cette époque on faisait tout avec la vieille charrette, la charrette à roues ferrées ! *(Pluskelleg)*

**KAP** [kap] [kɑːp] : [***cap*** 1638] n.m. ; Cap

**Ar C'hap Frehel** : Le Cap Frehel *(Poullaouen)*

**KAPASSITE** [kapa'site] : [***capacite*** 1499] n.f. ; Force physique

**Med eürusamant ! Pemp pe c'hwec'h la so, seizh la so, n'añw ket kin pugur meus ket kapassite** : Mais heureusement ! Il y a cinq ou six ans, sept ans que je ne vais plus puisque je n'ai plus la force *(Skrigneg)* ; **Houzh na rekuperet a-peu-prè pe(va)r-u(ge)nt war-c'hant deus hi yec'hed ha deus hi kapassite** : Elle avait récupéré à-peu-près quatre-vingts pour cent de sa santé et de sa force physique *(Kleden)*

**KAPABL / KAPOBL / KAP / KAT** ['kapab-p] ['kapᵓb-p] [kap] [kɑːt] : [***capabl*** 1632] ad. ; Capable / Compétant (-e) (cf. **GOUEST**) / **KAPAT** ['kapəd-t] : ad. ; Capable / Qui travaille (super) bien / Compétant (-e)

**N'é ket kap da vale** : Il n'est pas capable de marcher *(Plouïe)* ; **Hezh zo kapob ha tueed** : Il est capable et doué *(Skrigneg)* ; **Ne oar ket kap da zekomposiñ an dra-mañ** : On n'était pas capable de décomposer ça *(Plourac'h)* ; **Hezh zo un dèn kapat** : Il travaille super bien *(Plouïe)* ; **Kapap(l) da vreviñ tud** : Capable de broyer (quelqu'un / des gens) *(Poullaouen)* ; **Te zo kapat matrehen da lared din pegen bras é ?** : Tu es peut-être capable de me dire quelle taille il fait ? *(Plourac'h)* ; **Kapap(l) da valeürusiñ (a)nê** : Capable de les estropier *(Poullaouen)* ; **Oa ur plac'h kapob(l), an dra-he n'ampeche ket dèi da vea mad ba'r gêr ha goûd o(be)r boued** : C'était une femme capable, ça ne l'empêchait pas d'être bien à la maison et de savoir faire la nourriture *(Berrien)* ; **Med oaint ket kapat d'ond toud ba'n oto** : Mais ils ne pouvaient pas tous aller dans l'automobile *(Plouïe)* ; **Med pé tàint ket d'ar mêri n'on ket kap da hoûd piw vign** : Mais comme ils ne viennent pas à la mairie je suis incapable de savoir qui ils sont *(Kalaner)* ; **N'on ket kapat da lar dit** : Je ne peux pas de dire *(Plouïe)* ; **N'é ket un dèn kapob(l)** : C'est un incapable *(Berrien)* ; **Hezh so e(rr)o re gozh, n'é ket kap d'o(be)r mann e-bed** : Il est devenu trop vieux, il n'est plus capable de rien faire *(Karais)* ; **(A)boe on grefet n'añw ket kin, n'on ket kapat da heulien kin ur sossiete d'ond e vakeñchou** : Je ne vais plus depuis que je suis greffée, je ne suis plus capable de suivre une société pour aller en vacances *(Skrigneg)* ; **Heñ n'é ket mad da vinellañ ar moc'h bihen, pugur vise ket bet kap da sterdañ (a)nê 'kreis-tre e ziwvisker** : Il n'est pas apte à museler les petits cochons, puisqu'il n'aurait pas été capable de les serrer juste entre ses jambes *(Ponvel)* ; **Ur juri zo ahe ha' zo kapat** : Le jury qui est là est compétant *(Karnod)* ; **Hag ma zad oa un dèn kapap ! Ouïe o(be)r ur bern traou** : Et mon père était quelqu'un de compétant ! Il savait faire un tas de choses *(Skrigneg)* ; **Oan ket kapat da lesken ma dud, mamm he-hun ba'r feurm di visiriñ pugur ma dad oa ket kapat da labourad kin** : J'étais incapable de laisser mes parents, ma mère seule à la ferme à misérer puisque mon père n'était plus capable de travailler *(Lokarn)* ; **Oh nann, n'int ket kap d'o(be)r ur goñversassïon ganit, ouz's walc'h** : Oh non, ils ne sont pas capables de faire une conversation avec toi, tu sais bien *(Plourac'h)* ; **Partoud so tud ha tud kapat so partoud !** : Partout il y a des gens et il y a des gens compétents partout *(Skrigneg)* ; **Pass kap d'ond d'ar sertifikad na mann e-bed 'e** : Pas capable d'aller jusqu'au certificat ni rien du tout *(Kallag)* ; **Ya, pugur oa ket kap da zond d'an traoñ** : Oui, puisqu'il n'était pas capable de descendre *(Poullaouen)* ; **Oamp ket kap da joñjal, « daon ! » Joñjen, « daon ! Ur litrad gwin neus lakeet an doubl, pe betra ?! »** : Nous n'arrivions pas à imaginer, « dam ! » Je pensais, « dam ! C'est un litre de vin qui a mis le double (du prix), ou quoi ?! » *(Skrigneg)* ; **Klask anê meus ket bet gwraet, n'on ket kat da lared, ma zad a ree se ! Heñ oa i labour ma vé c'hoant** : Je ne suis pas allé en chercher, je ne peux pas dire, c'est mon père qui faisait ça ! C'était son travail si on veut *(Pluskelleg)* ; **A-peu-prè amañ vise gwraet tri devezh tennañ deuh un dèn kapab, un dèn ha' ouïe, oa founnus da dennañ** : Ici on faisait à-peu-près trois journées d'extraction (de tourbe) pour une personne qui travaille bien, une personne qui avait l'habitude, qui était rapide pour extraire *(Brennilis)*

**KAPELED** [ka'peːləd-t] : [***kapeled*** 1992] n.m. (pl. **-ou** [kape'leːdu]) ; Capulet

**Kapeledou oa ga'r merc'hed war o venn** : Les femmes portaient des capulets *(An Uhelgoat)*

**KAPITAL** [ka'pitəl] : [***capital*** 1499] ad. & n.f. (pl. **-iou** [kapi'talju]) ; Capitale

**Ba'r gêr-gapital (e)ma** : Il est à la capitale *(Poullaouen)*

**KAPOTENN** [ka'potən] : [***kapoten*** 1904] n.f. (pl. **-ou** [kapo'tɛnu]) ; Capote (de véhicule / militaire) / Capot

**Gallet na, (a-)benn ar fin, kaoud un oto, ur gapotenn us d'he venn** : Il avait finalement pu avoir une auto pourvue d'une capote *(Poullaouen)* ; **Ur golo-lost deus bro-Saos, ah ya, an dra-he zo ur gapotenn angles** : Une « golo-lost deus bro-Saos », ah oui, ça c'est une capote anglaise *(Plouïe)* ; **Ur gapotenn gozh gantoñ war e gein** : Une vieille capote militaire sur le dos *(An Uhelgoat)*

**KAPUCHON / KAPUCHOÑ** [ka'pyʃən] [kapy'ʃɔ̃] : [***kapuchon*** 1975] n.m. (pl. **-iou** [kapy'ʃɔ̃nju]) ; Capuchon

**Añvlopet vise ba ur vizher(e)nn, laket vise lïanennou, laket vise ur c'hapuchoñ gate, tew ahe gis-se toud en-dro daoñ !** : C'était enveloppé dans un lange, on mettait des couches, on mettait aussi un capuchon, tout épais comme ça autour de lui ! *(Lokarn)* ; **Ar vantell-le oa 'velt *une cape* ga ur c'hapuchon ! Pa lakeent o c'hapuchon, vij(e) ket gwel(e)t o vass, da zusken lar oagn in kañw** : Le mantelet était comme une cape avec un capuchon ! Lorsqu'elles mettaient leur capuchon, on ne voyait pas leur visage, pour montrer qu'ils étaient en deuil *(Skrigneg)*

**KAR / KE** [kar] [ke] : conj. ; Car

**N'oc'h ket (e)vid taol ho poutou, kar ar vein zo kared** : Vous ne pouvez pas ôter vos chaussures, car les pierres sont dures *(Berrien)* ; **Eürusamant é chañchet an traou, kar oa ket bevabl** : Heureusement que ça a changé, car ce n'était pas vivable *(Kergloff)* ; **Ke bet oa bet ur Leonad boutower ba du-mañ un de ha gomprenen (a)naoñ** : Car il y a déjà eu un sabotier léonard chez moi un jour et je le comprenais *(Lannedern)* ; **Kar lesket neus (a)ha(n)on ba'r vezh ha on tougen ur bugel deus-hañ !** : Il m'a laissée dans la honte alors que je porte un enfant de lui ! *(Kergrist)* ; **Kar pa fé gwraet un dra, pa vé bet sterd dit kaoud, pa fé bet anaoñ lares « bremañ on kontant ! »** : Car lorsque tu as fait une chose qui fut difficile à obtenir, lorsque tu l'as tu dis « maintenant je suis satisfait ! » *(Plourac'h)* ; **Kar ar mignañ vé troc'het ar bara moan ha neubeutoc'h vé debet** : Car plus on coupe fin le pain moins on en mange *(Lokmarïa)* ; **Med daw dit chikour (a)ha(n)on lak ma vaner, kar ma vaner zo pounner !** : Mais il faut que tu m'aides à mettre le panier, car mon panier est lourd ! *(An Uhelgoat)* ; **Kar ga'r boan-gein alïes vije ket braw dê** : Car souvent à cause du mal de dos c'était pas cool pour eux *(Plouïe)* ; **Kar me gar ma gwreg evelato** : Car toutefois j'aime ma femme *(Ar Fouillez)* ; **Heñw hall daoñ bi braw ha yell, kar hezh neus passeet ba ur sil** : Il peut bien être beau et mûr, car il est passé dans un filtre *(Sant-Hern)* ; **Kar d'ar mare-se oa ur bern tïer** [tiːᵋr] : Car à cette époque il y avait énormément de maisons *(Pluskelleg)* ; **Kar bremañ-touchant oa digoueet an de kentañ ar bla** : Car c'était sous peu que le jour de l'an arrivait *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Pegur Bretoned oa dre ene, kar (a-)benn-neuhe oa ket kin kalz menajou kin** : Puisqu'il y avait des Bretons par là car pour-lors il n'y avait plus beaucoup de ménages *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Kar goud(e)-se oan deut da chom da limit Berrien ha Uhelgoat ahe** : Car ensuite je suis venue habiter à la limite de Berrien et Uhelgoat là *(Skrigneg)* ; **Voa red passeal an dour, kar an tan voa ba amañ gi-mañ ba'r penn** : Il fallait passer l'eau, car le feu était ici-même au bout *(Speied)*

- **Kar pa larefen dit** : Car pour te dire ; **Ya, kar pa larefen dit an traou (e)vel a oagn** : Oui car pour te dire les choses comme elles étaient *(Plourac'h)*
- **Kar pa larefen dit deus** : Car pour te parler de ; **Kar pa larefen dit deus an dañs me a ma komañset da zañsal matrehen deja (a-)benn oan deut maes ma c'havell** : Car pour te parler de la danse moi j'ai commencé à danser peut-être déjà quand je suis sorti de mon berceau *(Plourac'h)*

**KARA** ['kara] : ad. ; N'est-ce pas (cf. **KETA / KEA**)

**Vel a larin dit, kara !** : Comme je te dirai, n'est-ce pas ! *(Skrigneg)* ; **Hag ar pezh zo ahe barzh, kara !** : Et ce qu'il y a là-dedans, n'est-ce pas ! *(Skrigneg)* ; **Goûd a hounn pe-lec'h 'mañ, heñ oa bet devet kara ?** : Je sais où il est, il avait brûlé n'est-ce pas ? *(Skrigneg)* ; **'Med seulamant re goleie ga gwe ha treou kara !** : Mais seulement ceux qui couvraient d'arbres et autre, n'est-ce pas ? *(Kleden)* ; **Oh ya ! Beb sort traou zo bet gwraet, med an dra-s(e) meus ket joñj kara !** : Oh oui ! On a fait de toutes sortes, mais je ne me rappelle pas de ça, n'est-ce pas ! *(Ponvel)* ; **An dra-he n'a ket ga'r rest ! Ar ruiou braw, me(d) be zo tïer beb-sort 'è, kara ?** : Ça ne va pas avec le reste ! Les belles rues, mais il y a aussi toute sorte de maisons, n'est-ce pas ? *(Plourac'h)* ; **N'eus keme(d) gwelc'h (a)nê ha sec'h (a)nê ha lak (a)nê ba tammou sïer hag a ga(v)et anê neuhe pé pe emm, kara** : Il n'y a qu'à les laver, les sécher et les mettre dans des espèces de sacs et vous les trouvez alors quand vous en avez besoin, n'est-ce pas *(Skrigneg)*

**KARABASSENN** [kara'basən] : [***karabasen*** 1857] n.f. (pl. **-ed** [karaba'sɛnəd-t]) ; Bonne de recteur

**Aet oa da wel ar garabassenn** : Il était parti voir la bonne du recteur *(An Uhelgoat)* ; **Gwel(et) mad vije ar garabassenn, pugur pa vijer ket hardi deuh ar person 'h eer da gaoud houzh ha houm(añ) lare d'ar person** : La bonne du recteur était bien vue, puisque lorsqu'on n'était pas hardi envers le recteur, on allait la trouver et c'est elle qui disait au recteur *(Skrigneg)*

**KARABINENN** [kara'biːnən] : [***carabinenn*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [karabi'nɛnu]) ; Carabine

**Ha tap e garabinenn ha lahañ 'naoñ !** : Il prit sa carabine et le tua ! *(Plouïe)*

**KARAKTER** [ka'raktɛr] : [***caractér*** 1841] n.m. (pl. **-iou** [karak'tɛrju]) ; Caractère

**Toud an dud neugn ket memes karakter, ga'r c'heseg oa (iv)e memes-mod** : Tous les gens n'ont pas le même caractère, c'était pareil pour les chevaux *(Plouïe)* ; **Ur jô zo fin ! Ur jô neus ur c'harakter fin heñ ! Hag ma skoï war'naoñ, ma reeï truch daoñ...** : Un cheval, c'est fin ! Un cheval, c'est d'un fin caractère hein ! Et si vous le frappez, si vous lui faites des méchancetés... *(Kareis)*

**KARANTE / KARANTEZ** [ka'rɑ̃ntə(z-s)] : [***karantit*** XIV[e] ; ***carantez*** 1499] n.f. ; Amour / Amitié sincère

**Set' a welen 'nê 'ha ! Karantez mo(d)-se deus taol ! Ha me wele houmañ 'h evañ barzh gwerenn François ha-toud !** : Et donc ma foi je les voyais ! De l'amour ainsi à table ! Et je la voyais boire dans le verre de François et tout ! *(Skrigneg)* ; **Med an dra-he oa mad (me)mes-tra, pugur santet vise karante, karante ho mamm hag ho tad memes, kem(e)nt 'vel vé gwraet bremañ ha matresse mignoc'h...** : Mais c'était quand-même bien, puisqu'on ressentait même l'amour, l'amour de votre mère et de votre père, autant que nos jours et peut-être plus *(Lannedern)*

- **Ar garantez a'h a da vahajou !** : L'amour fini en coups de bâtons ! *(Skrigneg)*
- **Be karantez 'tre + *tud*** : Être lié d'une amitié sincère + *personnes* ; **Ni zo karantez 'tressomp !** : Nous sommes liées d'une amitié sincère ! *(Skrigneg)*
- **Karantez-loloig** : Amour passionnel ; **Karantez-loloig bad kime pider eur war'n-ugent !** : L'amour passionnel ne dure que vingt-quatre heures ! *(Skrigneg)*

**KARBURAN** [karby:r(ən)] : n.m. ; (du) Carburant

**Petrol ! Beñ heñ voa ar c'harbur(an) hag ar goulou, wechou vïe ket tamm goulou, med petrol voa 'e !** : Du pétrole ! Ben c'était le carburant et la lumière, parfois il n'y avait aucune lumière, mais il y avait aussi du pétrole ! *(Plonee)*

**KARD** [kard-t] : [***cart*** 1499] n.m. ; Quart

**Ha me ma-hun oa aet memes-mod, an tri-c'hard deus an dud oa aet deus ar vro hag ar c'hard oa deut a-peu-prè war o his** : Et moi-même je suis parti de la même façon, les trois-quarts sont partis du pays et le quart à peu près est revenu sur ses pas *(Plourac'h)* ; **Toujust ma na drailhet ur c'hard kordenn-goat** : C'est tout juste s'il avait haché le quart d'une corde de bois *(Landelo)* ; **Hemañ na drailhet un tri-c'hard kordenn-goat** : Il hacha le trois quarts de la corde de bois *(Landelo)* ; **Po kime talc'h heñi liw ga'n heol n'o kime(d) ur c'hard-tro d'o(be)r kin** : Tu n'auras qu'à garder celui de couleur du soleil il n'y aura plus qu'un quart de tour à faire *(Landelo)*

- **Ha-kard** [a'kard-t] : Et quart ; **Ha da deir eur hanter, da deir eur ha-kard** : Et à quinze heures trente, à quinze heures quinze *(Plourac'h)* ; **Da bed eur 'n-om gav an treñ ? – Da nav eur ha-kard** : À quelle heure arrive le train ? – À neuf heures et quart *(Skrigneg)*
- **Nemed-kard** [me'kard-t] : Moins le quart ; **Ha 'tro deg eur 'med-kard** : Et vers dix heures moins le quart *(Landelo)* ; **Beb mi(n)tin da zeg eur (ne)med-kard !** : Chaque matin à dix heures moins le quart ! *(Plourac'h)* ; **Te zo 'n-om ga(v)et amañ da bed eur deja ? – Da greist-te 'med-kard !** : Tu es arrivé ici à quelle heure déjà ? – À midi moins le quart ! *(Skrigneg)*

**KARDEUR** ['kɑ.rdəʳ] ['kɑ.rduʳ] : [***card heur*** 1732] n.m. (pl. **-iou** [kar'dø.rju]) ; Quart d'heure

✗ *cf.* : ***eur, hantereur***

**Med ur c'hardeur-all goude-se na ka(v)et ur voien** : Mais un quart d'heure plus tard il avait trouvé un moyen *(Poullaouen)* ; **Ma lakèh ho poutou, 'benn pise gwraet ur c'hardeur, 'benn-neu'n vise distrempe(t) !** : Si vous mettiez vos sabots, avant que vous n'ayez fait un quart d'heure, pour-lors c'était détrempé ! *(Karais)* ; **Peut kemed mond ba'h ar sal-all ahe, komañset é ur c'hardeur zo, pe ugent munut so 'è** : Vous n'avez qu'à aller dans l'autre salle, c'est commencé il y a un quart d'heure, ou vingt minutes *(Skrigneg)*

**KARE** ['kɑ:re] : [***carre(s)*** 1464] n.m. & ad. ; Carré

**Amañ vise kare** : Ici c'était carré *(Berrien)* ; **Med tour an ilis, ar flech deus outi oa torret ha blame se tour Sant-Herbod debowe zo kare pegur ar penn-all zo bet kass kuit ga Gewr** : Mais la flèche du clocher de l'église fut cassée et c'est pour ça que le clocher de Saint-Herbot est carré puisque l'autre bout fut dégagé par Gewr *(Landelo)*

**KARED** ['kɑ:rəd-t] : ad. ; Dur (-e) (cf. **KALED**)

**KARED** ['kɑ:rəd-t] : [***carout*** 1854] vb. ; Aimer

**Kar me gar ma gwreg evelato** : Car toutefois j'aime ma femme *(Ar Fouillez)* ; **Heñ gar heñi-bouar, ur banne bouar** : Il aimait le verre gratuit, un coup gratuit *(Laz)* ; **Hezh neus bet ur marw braw ha me garche kaoud un' ar mod-se** : Il a eu une belle mort et j'aimerais en avoir une comme ça *(Skrigneg)* ; **Peb vran gara ih lapous** : Chaque corneille aime son poussin *(Kergrist)* ; **Ha blej 'ha ! 'Kem't-ha ma-kari, p(a) é leun da gov brem(añ) !** : Chiale autant que tu voudras, vu que maintenant tu as le ventre plein ! *(Skrigneg)* ; **Me miche karet sè tap un neubeud boutailhadou dour-mor da gass ganin** : J'aurais aimé prendre quelques bouteilles d'eau de mer pour en rapporter *(Ar Fouillez)* ; **Ha setou mod-all, me mïe ket bet amzer da lenn (a)naoñ, med mi gare kalz lenn** : Et donc sinon, je n'avais pas beaucoup de temps pour le lire, mais j'aimais beaucoup lire *(Sant-Wazheg)* ; **Mem alïes vïen krog (dé) vrediñ, med memes-mod lenn a garen 'ho(be)r** : Même souvent je commençais à tricoter, mais pareillement j'aimais lire *(Sant-Wazheg)* ; **Me meus karet mé mamm-gozh** : Moi j'ai aimé ma grand-mère *(Sant-Wazheg)* ; **Mamm-gozh voa klask lar veh marw, goukskouden hi gare (e)n-om okupiñ deusoudon, med eva !** : Grand-mère cherchait à ce que tu sois morte, pourtant elle aimait s'occuper de moi, mais à ça ! *(Sant-Wazheg)* ; **Oh ma zad ! Lesk aha(n)on bew ! Me a ray toud ar pezh po c'hoant ! Ha toud ar pezh garefet !** : Oh père ! Laisse-moi en vie ! Je ferai tout ce que tu voudras ! Et tout ce que tu aimeras ! *(Lokered)* ; **Oh ! Me mije karet kaoud un toullad patates 'è 'ha !** : Oh ! Moi j'aurais bien aimé avoir aussi une portion de patates ma foi ! *(Skrigneg)* ; **An dud 'n-om garè !** : Les gens s'aimaient ! *(Ponvel)* ; **Me miche kar(e)t kaoud un tañva deusouti, pugur sè meus ket bet tañva (e-)bed ar bla-mañ c'hoazh !** : J'aurais aimé en avoir un morceau à goûter, puisque voilà je n'en ai pas encore eu un soupçon cette année ! *(Ar Fouilhez)*

- **Ma keres / Ma keret** : Si tu préfères / Si vous préférez ; **Rous-nos, ya an dra-he zo just ba komañsamant an noñs ma keres** : Le crépuscule, oui c'est juste à la tombée de la nuit si tu préfères *(Plouïe)* ; **Gwraet ur bariadenn ma-keres !** : Fais un pari si tu préfères ! *(An Uhelgoat)*
- **Pa gar** : Quand il veut ; **Añfin an hini nije c'hoant da lah(añ) diw wech ar bla ree pa gare !** : Enfin celui qui voulait tuer (le cochon) deux fois l'an le faisait quand il voulait *(Berrien)*
- **Sort a kar a ra** : Il fait comme il veut ; **P(a) vije leun o c'hov vijent laket ba o gwel(e) hag a c'hoarzhent pa nijent c'hoant d'o(be)r, pe goueliñ pe gopal pe skrijal... Sort a karent a rent !** : Lorsqu'ils avaient le ventre plein, on les mettait au lit et ils riaient lorsqu'ils voulaient, ou pleurer, ou crier ou beugler… Ils faisaient comme ils voulaient *(Skrigneg)*
- **'Vel a kari** : Comme tu voudras / Comme il te plaira ; **Oh ! 'Vel a kari !** : Oh ! Comme tu voudras ! *(Skrigneg)* ; **Ha klask a ri un neubeud plantennou da zond ganit ! 'Vel a gari a zigassi ganit heñ !** : Tu chercheras quelques plantes pour les rapporter ! Tu en rapporteras comme il te plaira hein ! *(Sant-Nigouden)*

**KARG** [karg-k] : [***carg*** 1499] n.f. (pl. **-ou** ['kargu]) ; Charge (-ment) (de)

**Mond da gerc'had ur garg traou bennaket** : Aller chercher un chargement de trucs *(Poullaouen)* ; **Ha vise pilet ar garg, vise heurtet war'nèi da goueo, blam d'ond da gerc'had an (hi)ni-all** : Quand on renversait le chargement, on la poussait pour qu'elle tombe, afin d'aller chercher l'autre *(Berrien)* ; **Ha beb taol a reen a stlape voenn war ma c'harg (e)vid amerdañ (a)ha(n)on** : Et chaque coup que je faisais il balançait du foin sur ma charge pour m'emmerder *(Berrien)* ; **Ràet so ur garg din : Yedal ar fakteur !** : On m'a donné une charge : Guetter le facteur ! *(Poullaouen)* ; **Ur garg traou landrammus, landrammus ba heñchou fall** : Une charge volumineuse, difficile à manier dans de mauvais chemins *(Poullaouen)* ; **Bet on bet ur wech pe diw 'kerc'hed un tamm karg-avalou deus Lokmarïa ahe gis-se, pé vij(e) ket amañ gi-mañ** : Je suis allé une fois ou deux chercher un petit chargement de pommes de Locmaria-Berrien là comme ça, lorsqu'il n'y en avait ici-même *(Skrigneg)* ; **Me zo bet troc'h ur garg lann dé reiñ d'ar c'herseg, dé bil lann d'ar c'herseg ba'r waremm vras ba'n traoñ ba du-s(e)** : Je suis allé couper un chargement d'ajonc pour donner aux chevaux, de concasser l'ajonc pour les chevaux dans la grande garenne en bas chez toi *(Kleden)* ; **Sete vij(e) ur valéres, da zigentañ, da valañ, an dud teue ga o c'harg-avalou ha ga o barrikennou, sete vije mal(et) an avalou !** : Il y avait donc un broyeur, au tout départ, pour broyer, les gens venaient munis de leur chargement de pommes et leurs barriques, on broyait donc les pommes ! *(Skrigneg)* ; **Pé gomañser da droc'hiñ, da zigass d'ar loned 'ta ! 'H eemp beb mintin da gerc'hed ur garg** : Quand on commençait à couper, pour apporter aux bêtes tiens ! Nous allions chaque matin chercher un chargement *(Plouïe)* ; **Had(et) vis(e) lann ba'r parkeier ha ar lann vis(e) troc'het pé vis(e)-heñw dow la, 'benn-neu'n vis(e) u(he)l ar mo(d)-s(e) ha vis(e) troc'het ur garg-lann 'vi(d) ar c'herseg** : On semait de l'ajonc dans les champs et on le coupait quand il avait deux ans, il était pour-lors haut comme ça et on coupait un chargement d'ajonc pour les chevaux *(Kleden)*

**KARGAD** ['kargəd-t] : [***kargad*** 1931] n.f. & n.m. (pl. **kargajou** [kar'gɑːʒu] **kargachou** [kar'gaʃu]) ; Chargement de

**Pa chome ar chô sac'het ga i gargad traou** : Quand la monture restait embourbée avec son chargement *(Skrigneg)* ; **Ur gargad teil** : Un chargement de fumier *(Plouïe)* ; **Ur gargad vat, daw oa be dorned mad (a-)benn ober ur gargad-foenn** : Un bon chargement, il fallait être très adroit pour faire une charretée de foin *(Berrien)* ; **Rodellet vise ar voenn digentañ ha vise tapet neu'n ga'r vorc'h ha vise gwraet ar gargad neu'n** : On enroulait d'abord le foin, on le prenait avec la fourche et on faisait alors le chargement *(Berrien)* ; **An heñi oa war-horr(e) ranke o(be)r ur gargad prop** : Celui qui était au-dessus devait faire un chargement proprement *(Berrien)* ; **Peus ket joñj oamp 'n-om ga(v)et ba ur feurm ba Plouguer ha oa ar gargad-irvin war-greis ar porzh** : Tu ne te rappelles pas quand nous nous sommes retrouvées dans une ferme à Plouguer, il y avait un chargement de radis au beau milieu de la cour *(Kergloff)* ; **Hag a vije ar c'hargad vije astennet war ar park hag a vije lesket da sec'hañ ahe gis-se, goûd a res blam d'o(be)r petra ? Blam da zibellañ 'naoñ** : Et le chargement était étendu sur le champ et on le laissait sécher là-même, sais-tu pourquoi faire ? Afin de leur enlever leur balle *(Berrien)*

**KARGAÑ** ['kargə] : [***cargaff*** 1499] vb. ; Charger / Recharger (un appareil électrique) / Remplir

**Goude neuhe vije karget ur pleuñeg ga pleuñ** : Alors après on chargeait le traversin de plumes *(Skrigneg)* ; **Heñ na karget un neubeud boutailhadou dour da zond gantoñ d'ar gêr** : Il chargea quelques bouteilles d'eau pour rapporter chez lui *(Ar Fouillez)* ; **Ene vis(e) poahet boued d'ar loned ha vise c'hweet an tan ba'r chodier'nn ha karget dour da reiñ dour tomm d'ar saout d'ar mintin !** : On y cuisait la nourriture pour les bêtes et on allumait le feu dans la chaudière et on remplissait d'eau pour donner de l'eau chaude aux vaches le matin *(Lokarn)* ; **Ar c'hulier zo ba'r penn a-dreñw ar chô, da zelc'hen ar c'harr ha stagañ (a)naoñ, da gargañ (a)naoñ dreñw** : L'avaloir se trouve à l'arrière de la monture, pour tenir la charrette et l'attacher, pour le charger à l'arrière *(Skrigneg)* ; **Karget oa ar plad** : Le plat était rempli *(Poullaouen)* ; **Ba-lec'h oa ar mouded-kign oa moien d'ond ga'r c'harr da gargañ 'nê ha lec'h oa ar re-m(añ)-all** : Là où il avait des mottes d'écobuage, on pouvait aller avec la charrette pour les charger et là où étaient les autres *(Brennilis)* ; **Set(u) pé vije karget da-beked ar ridellou oa rankes roulañ (a)naoñ ha digor anaoñ (e)vid ober ur gargad vraw** : On chargeait donc jusqu'aux cribles tu devais le rouler et l'ouvrir pour faire un beau chargement *(Berrien)* ; **Ma ! Me meus poan ba ma zroad, ma'hat meus piket (a)naoñ (e)n-ur gargañ teil ga'n divac'h !** : Eh bien ! J'ai mal à mon pied, je l'ai probablement piqué en chargeant le fumier avec le croc *(Skrigneg)* ; **Ha ga Émile, karg e ri ar c'haier fenoñs !** : Et grâce à Émile tu vas remplir le cahier aujourd'hui ! *(Plouïe)* ; **Med ma peus c'hoant d'o(be)r un tamm viss-fall d'ar re garge o c'harrad d'ond en-dro re founnus, c'hwi garge an dow benn da 'r c'harr(ad)-teil digent(añ)-toud ha' garge ar c'hreis** : Mais si tu veux faire un mauvais tour à ceux qui chargent trop rapidement leur charretée pour revenir, tu chargeais les deux bouts de la charretée de fumier pour commencer et chargeais le milieu *(Speied)* ; **Ar re-se zo (o) kargañ plous** : Ils chargent de la paille *(Lannedern)* ; **Piche ket debet kalz deus an dra-s(e), paotr-powr, d(a) garg a ra deuzhtu** : Tu n'en mangeais pas beaucoup, mon pauvre, ça te chargeait tout de suite *(Motre)* ; **Karget mat feus, emm zo da ziskoassellañ** : Tu as bien chargé, il faut faire sortir de l'ornière *(Poullaouen)* ; **Karget é an amzer, koumoul zo** : Le temps est chargé, il y a des nuages *(Skrigneg)* ; **Ya, ar reñ-he vïe laket 'e ba'r voutailhou raog a vïe karget ar voutailh** : Oui, on les mettait aussi dans les bouteilles avant que la bouteille ne soit remplie *(Skrigneg)* ; **Hag ar re-s(e) vije laket in berniou ha vijent karget ha vijent laket dindan ar saout wechou** : Et on les mettait en tas, on les chargeait et on les mettait sous les vaches parfois *(Plourac'h)* ; **Ha neuhe ur machin hag a vé brañchet ahe war-elektrissite blam da gargañ hag houzh a ra an dro hag a froñ !** : Et alors la machine que l'on branche là sur secteur pour charger, elle tourne et elle vrombit ! *(Skrigneg)* ; **Hezh a ree ar goulou deuh an noñs, an dra-he garge pad an de pa 'h ee an trakteur en-dro !** : Il faisait la lumière la nuit, ça rechargeait pendant la journée lorsque le tracteur fonctionnait ! *(Skrigneg)*

- **Be karget ar baner** : Avoir un polichinelle dans le tiroir ; **Un tamm karget é i baner dèi / Karget é ar baner** : Elle a un polichinelle dans le tiroir *(Poullaouen)*
- **Karg e dreid** : Boire comme un trou ; **Heñw vije karg e dreid ba'n ostalirïou** : Il buvait comme un trou dans les bars *(An Uhelgoat)*

- **Kargañ e gov** : Remplir son ventre ; **Ha me amañ renk kargañ ma c'hov en-ur weled an dud o tibiñ !** : Et moi ici je dois remplir mon ventre en voyant les gens manger ! *(An Uhelgoat)* ; **Mod-all vïe ket bet karg o c'hov dêhègn** : Sinon ils n'auraient pas remplis leur ventre *(Sant-Wazheg)* ; **Ha bemde vïe bouetet mad ha karget o gov dê** : Et chaque jour il était bien nourri et leur ventre rempli *(Landelo)* ; **Ha neuhe pa ket karget ho kov 'hat !** : Et alors tu n'avais pas le ventre plein ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Me meus bet gwel(e)t ar saout ar mo(d)-s(e) ba'r prajeier hag a gargè-hè o gov ga yeot dru ha war-lerc'h 'h ee-hè ba bord ar harzh petram ba-bord ar wazh dé glass yeot sec'h** : Moi j'ai vu les vaches comme ça dans les prés qui se remplissaient le ventre d'herbe grasse et elles allaient ensuite au bord du talus ou au bord du ruisseau pour chercher de l'herbe sèche *(Kleden)*
- **Kargañ kov ra** : Ça remplit le ventre ; **Wechou vïe ket mad-mad 'e, me(d) oh ! Karg' kof ree !** : Parfois ce n'était pas très bon non-plus, mais oh ! Ça remplissait le ventre ! *(Brennilis)*
- **Karg-i-doull** : Boit-sans-soif ; **Ma vïe mew alïes vïe laret karg-i-doull, hezh so ur c'harg-i-doull** : S'il était souvent saoul on disait boit-sans-soif, c'est un boit-sans-soif *(Poullaouen)* ; **Ar bombocher hag ar c'harg-i-doull, ya** : Le fêtard et le boit-sans-soif, oui *(Poullaouen)* ; **Ur c'harg-e-doull !** : Un bois-sans-soif ! *(Plouïe)*
- **Kargañ *udb.* a *udb.*** : Remplir *qqchose* de *qqchose* ; **Hañw na karget toud dent ar vres a gig !** : Il avait rempli toutes les dents (de la herse) de viande ! *(An Uhelgoat)*

**KARGOCHED** [kar'goʃ(ə)d-t] : ad. ; Biscornu (-e) / Tordu (-e)

✗ *cf.* : ***gwïañ***

**Traou kargoched, gwïet ! Oagn ket mad d'o(be)r ur post-klwed !** : Des trucs biscornus, tordus ! Ils n'étaient (même) pas bons pour faire un poteau de barrière ! *(Laz)* ; **Oh pass ! Gwe oa ket war 'r men(e) ha hè ba'r prazeier, ba'r parkeier oa tammou gwe, yè tammou traou, traou nitra, traou kargoch'd ha-toud ah(e)...** : Oh non ! Il n'y avait pas d'arbres sur la montagne, ils étaient dans les prés, il y avait quelques arbres dans les champs, oui quelques trucs, des trucs de rien, des trucs biscornus et tout ! *(Laz)*

**KARIDENN** [kar'iːdən] : n.f. ; Passage (par-dessus un talus / de lapins) (cf. **GARIDENN**)

**KARLAJ** [kar'lɑːʒ] : n.m. ; Carrelage

**Dre ma micher me bose toud, me vije kap d'ob(e)r un ti kajimant, karlaj meus bet gwraet 'è** : De par mon métier je posais tout, j'étais quasiment capable faire une maison, j'ai aussi fait du carrelage *(Skrigneg)*

**KARLOSKENN / KERLOSKENN** [kar'lɔskən] [kɛr'lɔskən] : [***garlostenn*** 1499] n.f. (pl. **karlosted** [kar'lɔstəd-t]) **kerlostennou** [kɛrlɔs'kɛnu]) ; Perce-oreille

**Ha oa faoutet e benn ha oa (ne)med kerloskennou ba e benn** : Sa tête fut fendue, elle était remplie de perce-oreille *(Lokarn)*

**KARN** ['karn] : [vx. br. ***carn***] n.m. (pl. **-iou** ['karɲu]) ; Corne du sabot (ongle)

✗ *m. comp.* : ***botes-karn***

**Karn zo war o zreig, ur boutou-karn neugn ha pa vé laket hernach dê a vé troc'het ar c'harn d'o(be)r plass d'an hernach ha laket poentennou goude neuhen da zond er-maes, ba'r c'harn** : Ils ont une corne aux pieds, ils ont des sabots et lorsqu'on leur met les fers, on leur coupe la corne pour faire de la place aux fers et alors après on fait ressortir des pointes, dans la corne *(Skrigneg)*

**KARNACH** ['karnaʒ-ʃ] : [***karnaj*** 1919] n.f. ; Brouhaha / Tumulte

**Ur garnach zo amañ !** : Il y a du tumulte ici *(Berrien)*

**KARNAVAL** [karnaval] : n.m. (pl. **-iou** [karna'valju]) ; Carnaval

**Ur c'harnaval spontus da Veurlarje** : Un incroyable carnaval à mardi-gras *(An Uhelgoat)*

**KARNE** ['karnə] : n.m. (pl. **karnejou** [kar'neːʒu]) ; Carnet

**Beñ ur c'harne vije rôet dit ha oa ar boniou ha gassès ar re-he da di ar marc'hadour** : Ben on te donnait un carnet et il y avait les bons et tu les apportais chez le marchand *(Skrigneg)*

**KARNEL** ['karnəl] : [***carnel*** 1499] n.f. ; Ossuaire

**Ur garnel oa ene 'raog** : Il y avait là un ossuaire avant *(Poullaouen)*

**KAROTES** [ka'rɔtəz-s] : [***carotes*** XVIIIᵉ] coll. (sing. **-enn** [karɔ'teːzən]) ; Carottes

**Yè, mod-all am(añ) teu ket karotes, sè...** : Oui, sinon ici il ne vient pas de carottes, donc... *(Laz)* ; **Poent é tanôaad ar bitrabes hag ar c'harotes** : Il est temps d'éclaircir les betteraves et les carottes *(Plouïe)* ; **Rak ar c'harotes ga'r goutell** : Racler les carottes au couteau *(Plouïe)* ; **An dra-h(e) so mem-mod 'vel kaol-karotes** : C'est comme les fanes de carottes *(Plonee)* ; **Doussaad a ra pé vé laket ur garotesenn ba'r saladen** : Ça adouci lorsqu'on met une carotte dans la salade *(Plouïe)* ; **Am(añ) (e)ma mé c'harotes neuhe, welit ket 'nê, n'eint ket deut gwal vras...** : Mes carottes sont alors ici, tu ne verras pas, elles ne sont pas devenues bien grandes... *(Laz)* ; **Ahe meus deja karotes tond er-maes hag a meus deja irvin 'è ha neuhe memes pour 'tiwan** : Là j'ai déjà des carottes dehors et j'ai déjà aussi des radis et alors même des poireaux qui germes *(Skrigneg)* ; **Gwraet vïe mad hañ ! Laket vis(e) karotes, laket vis(e) charlotes, traou vis(e) ba'r jerdin hag e vise gwraet mad war an tan** :

On faisait ça bien hein ! On mettait des carottes, on mettait des échalotes, ce qu'on avait dans le jardin et on faisait ça bien sur le feu *(Kergloff)* ; **Un neub(eud) saladen vïe chetet barzh 'e, ba-tousk ar ludou jetent, tousk ar petrabes, karotes ha traou mod-se vïe chetet** : On y jetait aussi quelques salades, ils jetaient parmi la cendre, on jetait parmi les betteraves, carottes et des trucs comme ça *(Kolloreg)* ; **Ha karotes vije hadet mesk ar betrabes ! Mesk ar betrabes teuont 'vel mann e-bed ! Ahe vije rar gwel 'nê mankoud !** : Et on semait les carottes parmi les betteraves ! Parmi les betteraves ils viennent comme un rien ! Là il était rare de les voir manquer ! *(Skrigneg)* ; **Me ra delc'h-mad soubenn ga karotes ha pour ha ognon 'è, me blij ar legumaj din-m(e), ar mod-se ran ur soubenn 'vi(d) dow pe dri devezh** : Je fais toujours de la soupe avec des carottes, des poireaux et aussi des ognons, j'ai les légumes, ainsi je fais une soupe pour deux ou trois jours *(Ponvel)*

**KARR** ['kɑ:r] : [gaul. ***carros*** ; vx. br. ***carr***] n.m. (pl. **kirri** ['kiri] **kirriou** ['kirju]) ; Charrette / Voiture ; **KARRIG** ['kɑ:rig-k] : [***carricq*** 1744] n.m. (pl. **-ou** [ka'ri:gu]) ; Petite charrette / Petite voiture

✗ *m. comp.* : ***ahel-karr, dalc'h-karr, hent-karr, marc'h-karr, oto-karr, treber-karr***

**E karr bihen tonton Jakes** : Dans la petite voiture du tonton Jaques *(Ar Fouillez)* ; **Poent é daoñ lard(añ) i garr !** : Il est temps qu'il graisse sa charrette ! *(Kareis)* ; **Ma hïe gwelet an hent ! Pugur memes ar c'hirriou oagn ket (e)vid mond** : Si tu avais vu la route ! Puisque même les charrettes ne pouvaient pas aller *(Lokmarïa)* ; **Ur c'harr éh ober « kwik-kwik-kwik »** : Une voiture faisant « couic couic couic » *(Ar Fouillez)* ; **Ar marc'h-limon a vije laket ba'h ar brec'hiou deuh ar c'harr** : On plaçait le limonier dans les brancards de la charrette *(Skrigneg)* ; **Se vé staget deuh ar c'harr** : On attache ça à la charrette *(Skrigneg)* ; **Sourikal ra ar c'harr, poent é lardo (a)naoñ** : La roue de la charrette grince, il est temps de la graisser *(Kergrist)* ; **Da zelc'hen ar c'harr ha stagañ (a)naoñ** : Pour tenir la charrette et l'attacher *(Skrigneg)* ; **Me(d) 'n heñi oa ga i dammig karr 'è** : Mais celui qui était aussi avec sa petite charrette *(Laz)* ; **Eñvañtet ganamp hoñ-hun ! Vïe gwraet kirri bihen ga brankou-kraoñ, beb-sort traou toud !** : Inventés par nous-même ! On faisait des petites charrettes avec des banches de noisetier, toute sorte ! *(Plonee)* ; **Ha ga'n delc'h vis(e) gwraet ar c'hirri ! Memes raog vis(e) gwraet 'è, ar c'hirri ga rojou-hou(a)rn gwech-ell, vis(e) gwraet ga delc'h-derw !** : Et avec le cœur on faisait des charrettes ! Mais avant on faisait aussi, autrefois les charrettes à roues ferrées étaient faites en cœur de chêne ! *(Kleden)* ; **Ar bass hag ar c'hulier ! Heñ servijè da gass (a-)dreñw, heñ, ma 'h ee re ar c'harr, ar c'harr re (a-)raog vïe lar(et) d'ar marc'h : « Ale ri ! » Hag ba i brid jech anaoñ war i hinou da gass ar c'harr (a-)dreñw** : La sellette et l'avaloir ! Il servait à amener vers l'arrière, il, si la charrette allait trop, la charrette allait trop en avant on disait au cheval : « Ale en arrière ! » Et par la bride on tirait sur sa gueule pour amener la charrette en arrière *(Kleden)* ; **Kass ar c'harr a-raog** : Avancer la charrette *(Poullaouen)* ; **Staget mat houmañ war beg ar breiou-karr** : Bien accrochée au bout des brancards de la charrette *(Poullaouen)* ; **Houmañ zo ur c'harr 'vid charrañ plous, foenn, keun(eud), melchen, yeot, beb seurt** : C'est une charrette pour charroyer de la paille, du foin, du combustible, du trèfle, de l'herbe, de toutes sortes *(Berrien)* ; **Diskennet ar c'harr war an douar** : La charrette affaissée vers le sol *(Poullaouen)* ; **Ha ma ket distaget ar c'herseg diwar ar c'harr na mann e-bed (aha)naon** : Et je n'avais pas détaché le cheval de la charrette ni rien *(Speied)* ; **Ba ur c'harr goullonter** : Dans une charrette vide *(Poullaouen)* ; **Neuhe vïe kirri ga rojou-koat** : Il y avait alors des charrettes munis de roues en bois *(Plouïe)* ; **Hezh ouïe (a-)walc'h ober ur c'harr ga'r re nïe e-hun** : Il savait bien faire une charrette avec celles qui possédaient lui-même *(Plouïe)* ; **Hag ar c'hulier oa pé vïe daw kulañ ga'r c'harr** : Il y avait la culière quand on devait reculer avec la charrette *(Plonee)* ; **Oh ya toud stag deuh ar c'harr, visent ba'r limon, an heñi-all (é) chechañ ga'r jujou** : Oh oui tous attelés à la charrette, ils étaient au limon, l'autre tirait avec les traits *(Plonee)* ; **Hag ar c'harr bras ga'r c'hlwijennou, hezh oa da chærr voenn, petram da chærr ed pe da cherrañ keuneud** : Et c'était une grande charrette munis de fourragères, elle servait à charroyer le foin ou-bien charroyer le blé ou à charroyer le bois *(Berrien)* ; **Setou an dud oa hond d'ar voar ga kirri ha ga beb sort mod, ga moc'h bihen ha beb sort** : Les gens allaient dont à la foire en charrettes et de toutes sortes de moyens, avec des pourceaux, de toutes sortes *(Plonee)* ; **Be oa gwraet un dastum da gass dê ha oa bet un' gad e garr é passeal (he)biou** : On avait fait une collecte pour leur envoyer et un individu passa en charrette *(Plouïe)* ; **Hag e un' vise chærr, dow garr e gis-s(e) hag dow vé ba'r gêr, a-wechou tri, (é) ticheñch (a)nê maes dac'h (ar) c'harr, neu'n vise un' karg(añ)** : Et il y en avait un qui charroyait, deux charrettes comme ça et deux sont à la maison, parfois trois, l'extrayant (fumier) de la charrette, il y avait alors un qui chargeait *(Speied)* ; **(A-)barzh po ur lon prop ba'n Nanc, traou gouest da cherr kirri ha beñ sur basseo kalz dour ba'r stêr-Ellez !!** : Avant que vous ayez un animal convenable au Nanc, des animaux capables de charroyer eh ben il passera sûrement beaucoup d'eau dans l'Ellez *(Landelo)* ; **Ah ya ! Pé vé koueet ar c'harr vé ka(v)et hent braw da charr (a)nèoñ !** : Ah oui ! C'est quand la charrette est tombée qu'on trouve une belle route pour la charroyer ! *(Motre)* ; **Ha te a'h ay ga'r c'harrig bihen d'ar voar da Boullaouen** : Et toi tu iras avec la petite charrette à la foire de Poullaouen *(Skrigneg)* ; **Un antreprener da zond da droc'h ar mais ha da zigass kirri ha toud** : Un entrepreneur pour venir couper le maïs et apporter des charrettes et tout *(Kergloff)* ; **Gan keseg ba'r mar(e)-se hag ar c'harr-koat !** : Avec des chevaux à cette époque et la charrette en bois ! *(Pluskelleg)* ; **Ya red vé karg ar c'harr ene** : Oui il faut y charger la charrette *(Karnod)* ; **Med gwel(e)t meus mé dad 'hond dé droc'hañ goujil ba'r mine, ya ha 'hond dé gerc'h(ad) 'nê war-lerc'h ga kirri** : Mais j'ai vu mon père allant couper la litière à la montagne, oui allant les chercher en charrettes *(Kergloff)* ; **C'hwi bare ur c'harr war un tu ha c'hwi bassee just ga'r goutell ! Sete c'hwi bare ar goutell da zalc'h houzh, set' droc'heh 'nèi** : Vous fixiez la charrette sur un côté et vous passiez juste avec le coutre ! Vous fixiez donc le coutre pour la tenir, donc vous la coupiez *(Speied)* ; **Me(d) me meus lar(e)t kaos ar c'habow doc'h, me(d) n'é ket tre 'vi(d) ar c'harr ! 'Vi(d) ar c'harr é an dalc'h-karr, me(d) traou-all zo 'vi(d) ar c'habow 'è** : Mais je vous ai parlé du kabow, mais ce n'est pas exactement pour la charrette ! Pour la charrette c'est chevalet de charrette, mais y a d'autres trucs pour le « kabow » aussi *(Laz)* ; **Med am(añ), ar re-m(añ) oa kirri sterd da labour(a)d, pugur (e)ma ar stêr-vras ba'n traoñ ah(e) gis-se ha' zo ur c'hilometr, zo d'arlem(añ) neu'n, d'ond da vek(ed) tap 'nèi** : Mais ici, celles-ci étaient des charrettes difficiles pour travailler, puisque le canal est là en contrebas et il y a un kilomètre, qu'il y a alors d'ici, pour aller jusqu'à l'atteindre *(Speied)* ; **Ha oa ar c'harr-melchon ahe, deus 'n-istribil un tamm bihen ha heñw tap ar forc'h, plant ur forc'had-melchon hag un'-all... Ha oa ket gouest da lak anèi war i skoar se ! Pugur heñw gouee war i rèr !** : Et la charrette à trèfle là, légèrement renversée et lui de

prendre la fourche, de planter une fourchée de trèfle et une autre… Et il n'était pas capable de la mettre sur son épaule ! Puisque il tombait sur le cul ! *(Plonee)* ; **Memes-mod vis(e) daw lakad war ar c'harr ha go(ude)-se ar c'hirri divèoñ neu'n vise gwraet un tamm *garde-boue* 'vid 'h ampech ar foenn da rusal war ar rod hag toud ar c'hirri nagn ket 'n dra(-ho)nt 'è, oyow !** : Il fallait pareillement mettre sur la charrette et ensuite alors pour les dernières charrettes on faisait un petit garde-boue pour empêcher le foin de frotter sur la roue, toutes les charrettes n'avaient pas ça non-plus, holala ! *(Speied)*

- **An diwvrec'h doc'h ar c'harr** : Les brancards (attelage) ; **Hag vis(e) repos(et) an diwvrec'h doc'h ar c'harr, reposè wa(r) (a)r marc'h, war-gein ar marc'h** : Et les brancards de la charrette reposaient, reposaient sur le cheval, sur le dos du cheval *(Kleden)*
- **Chech ar c'harr war e gein** : S'attirer des ennuis *(Plouïe)*
- **Karr an Ankou** : La charrette de l'Ankou ; **Faote ket les(k) un dra da wigouriñ petram dond rey an Ankou da gerc'h(ed) (aha)noh ! Heñ wigour e garr, goûd a rit, karr an Ankou** : Il ne fallait pas laisser un chose grincer, sinon l'Ankou viendra te chercher ! Sa charrette grince, tu sais bien, la charrette de l'Ankou *(Laz)*
- **Karr-chach** : Charrette tirée par des chiens ; **Ar marc'hadour oa gad e garr-chach, ur c'harr bihen teir rod** : Le marchand était avec sa charrette tirée par des chiens, une petite charrette à trois roues *(An Uhelgoat)*
- **Karr-ejen** : Charrette à bœufs ; **Red é stagañ dow darow yowank ha n'eint ket bet stag deus brec'henn ur c'harr-ejen ha lesk anê da gerzhañ** : Il faut attacher deux jeunes taureaux qui n'ont pas été attachés au bras d'une charrette à bœufs et les laisser marcher *(An Uhelgoat)*
- **Karrig a dro a denn bro / Karrig a red na bad ket** : Petite charrette qui tourne tire un pays / Petite charrette qui court ne tient pas (c-à-d. On ne peut pas aller plus vite que la musique) *(Plouïe)*
- **Karr-moc'h** : Charrette à cochons ; **Hemañ-all dilass ar sac'h ha abandoniñ e garr-moc'h** : Et l'autre qui délace le sac et abandonne sa charrette à cochons *(Plonee)*
- **Karr roujou-houarn** : Charrette à roues ferrées ; **Oh me meus ket joñj pe-sort bla oa just 'benn oa bet ur c'harr roujou-kaoutchou, med d'ar mar(e)-se vije gwraet toud gan ar c'harr kozh, ar c'harr roujou-houarn ahe** : Oh je ne me rappelle pas quelle année au juste il y eut une charrette avec des roues en caoutchouc, mais à cette époque on faisait tout avec la vieille charrette, la charrette à roues ferrées ! *(Pluskelleg)* ; **Ar c'harr roujou-hou'rn oa !** : C'était la charrette à roues ferrées ! *(Plourac'h)*
- **Kosh-karr** : Vieille carriole ; **Eh ! Hag ene oa deut un' ga un tamm kosh-karr** : Eh ! Et là vînt une personne dans une sorte de vieille carriole *(Skrigneg)*
- **Koueet deus lost ar c'harr** : Has-been / Complètement dépassé (-e) / Bercé (-e) trop près du mur (m-à-m. tombé de l'arrière de la charrette ; **Ah ! Hezh so un' koueet deuh lost ar c'harr, n'é ket plom-plom** : Ah ! Lui il a été bercé trop près du mur, il n'est pas fute-fute *(Skrigneg)*
- **Moell-karr** : Moyeu de charrette ; **Goûd a ret petar é ar moell-karr ?** : Tu sais ce qu'est le moyeu de charrette ? *(Speied)* ; **Sklokal ree ar moell-karr ba'r gib** : Le moyeu gloussait dans la boîte d'essieu *(Poullaouen)*
- **Skouilh-karr** [skuj'kar] : Cale pour voiture *(Poullaouen)*
- **Toull-karr** : Entrée de champ ; **Ur stouv evid stouvo an toull-karr** : Une barrière rudimentaire pour boucher l'entrée du champ *(Kergrist)* ; **Frankaad an toull-karr** : Agrandir l'entrée du champ *(Plouïe)* ; **Goulskoude a dremenent ba an toull-karr war an hent, ah med n'eegn ket barzh !** : Elles passaient pourtant dans l'entrée de champ sur la route, mais elles n'y entraient pas ! *(Sant-Nigouden)* ; **Me(d) an dow doull-karr d'ond ba lanneg-heñ hag hom hañi-mimp, oa kemed treus ar harzh 'trise 'ziwar an hent-pras !** : Mais les deux entrées de champs pour aller dans sa lande et la nôtre, il n'y avait entre elles qu'à traverser le talus à partir de la grand-route ! *(Sant-Nigouden)*

**KARR-HOUARN** [kar'hu:rn] : [***karr-houarn*** 1920] n.m. (pl. **kirri-houarn** ['kiri,hu:rn]) ; Wagonnet

✗ *syn.* : ***bagon, hent-houarn, railh, treñ***

**Tri garrad ba'r c'hirri-houarn neuhe, tri devezh tennañ a-peu-prè ha lod a ree pemp-c'hwec'h, lod-all seizh** : Trois charretées dans les wagonnets alors, à-peu-près trois journées d'extraction et certains faisaient cinq-six, d'autres sept *(Brennilis)*

**KARR-KAMM** [kar'kɑ̃m] : [***kar cam*** 1874] n.m. ; Grande Ourse

**Ar C'harr-Kamm zo un neubeud streredennou groupet** : La Grande Ourse est un groupement d'étoiles *(Kleden)* ; **Ar re-s(e) ra parti toud deuh an Tri-Roue ha ar C'harr-Kamm ah(e) gis-s(e) ha weleh 'nê, med seulamant daw é gouïed just** : Elles font toutes partie de la Ceinture d'Orion et la Grande Ourse là comme ça qu'on voit, mais seulement il faut savoir exactement *(Kleden)* ; **Houzh é ar C'harr-Kamm ha ba-dreñw ma (e)ma ba skeltr an neñw ga(v)i *l'Étoile Polaire* 'è** : C'est la Grande Ourse et derrière si le ciel est éclatant tu trouveras également l'Étoile Polaire *(Kleden)*

- **Passêt an Tri-Roue ha ar C'harr-Kamm gantoñ** : Il a perdu la boule (mot-à-mot : Passées sont la Ceinture d'Orion et la Grande Ourse avec lui) ; **Komañs é dé goll e benn gantoñ, hezh é passêt an Tri-Roue ha ar C'harr-Kamm gantoñ !** : Il commence à perdre la tête, il a perdu la boule ! *(Kleden)*

**KARR-NEAÑ / KARR-NEO-GWLAN** [kar'ne:(a)] [karnew'glɑ̃:n] : [***karr-néza*** 1850] n.m. ; Rouet

**Neo gwlan ! Ar c'harr-neo-gwlan !** : Filer la laine ! Le rouet ! *(Kolloreg)* ; **Vïe ar c'harr-neo-gwlan, houïet walc'h, sete hezh a drôe en-dro pé vise tisset un neudenn ha vise haddigasset ar macheñ** : Il y avait le rouet, vous savez bien, il fonctionnait donc quand on tissait un fil et ont ramenait le machin *(Ponvel)*

**KARR-NIJ** [kar'ni:ʒ] : [***karr-nij*** 1931] n.m. ; Avion (cf. **AVÏON**)

**KARRAD** ['karəd-t] : [***carrat*** 1633] n.m. (pl. **-ou** [ka'rɑ:du]) ; Charretée

**Ur c'harrad-foenn** : Une charretée de foin *(Plouïe)* ; **Err(o) ar c'harrad ba 'n dou(a)r d(a)-veked ar moell sè** : La charretée est donc arrivée dans la terre jusqu'à l'axe *(Speied)* ; **Skoassellou pé vije toullou ma tàe ar c'harrad « tein-deng » da dow du 'e** : Des ornières lorsqu'il y avait des trous si la charrette venait brinquebalante aussi des deux côtés *(Speied)* ; **Pugur oa ket kap ar jô da zalc'h ar c'harrad i-hun, ga'r c'hu(l)ier 'e, 'vel laron doc'h, a ret** : Puisque la monture n'était pas capable de tenir la charretée tout seul, vous utilisiez aussi, comme je vous dis, l'avaloir *(Speied)* ; **Tri garrad ba'r c'hirri-houarn neuhe, tri devezh tennañ a-peu-prè ha lod a ree pemp-c'hwec'h, lod-all seizh** : Trois charretées dans les wagonnets alors, à-peu-près trois journées d'extraction et certains faisaient cinq-six, d'autres sept *(Brennilis)* ; **Me oa daw 'h o(be)r karradou-ed c'hoazh, 'vel vïe gwraet gwech-all, meus ket ankoueet 'h o(be)r 'nê (aha)non !** : Je devais encore faire des charretées, comme on faisait autrefois, je n'ai pas oublié (comment) les faire ! *(Speied)*

**KARRDI / KARRTI** ['kardi] ['kɑ:di] ['karti] : [***cardi*** 1659] n.m. ; Refuge / Remise (à voiture) / Hangar / Garage (cf. **TI-KARR**)

**Kled é da garrdi ?** : Ta remise est abritée du vent ? *(Poullaouen)* ; **Ba'r puñs hag voant-hè ba'r c'ha'di gis-se** : Au puits et ils étaient dans la remise comme ça *(Speied)* ; **Ur c'ha'di vé gwraet doc'h an dra-he c'hoazh** : On appelle encore ça une remise *(Kleden)* ; **Ba'r c'harrti bras, ene ma zad na gwraet ur c'hel da lak ur wis kozh** : Dans la grande remise, là mon père avait confectionné un box pour mettre la vieille truie *(Ponvel)* ; **Ba-kreis ar c'ha(rr)di dé ho(r)tos lar vis(e) bet distaget ha liberet deus ar limon** : Au milieu de la remise à attendre qu'on le détachât et qu'on le libérât du limon *(Kleden)* ; **Wechou vis(e) glaw ! Ba-lec'h vis(e) ket ur c'harrdi bras, meus joñj, vise gwraet ga'r parplu !** : Il y avait parfois de la pluie ! Là où il n'y avait pas de grande remise, je me rappelle, on utilisait un parapluie *(Ponvel)* ; **Ouïon ket (ha)g-eñw (e)ma ket ma heñi en(e) papred c'hoazh, ba-tal ar c'harrdi ah(e)** : Je ne sais pas si le mien n'est pas toujours là, en face de la remise là *(Karais)*

- **Ka(rr)di-banal** : Remise en chaume (genêt) ; **Ha neu'n ur c'ha'di-banal ba tal e gichenn hag on kontañ doc'h d'anê damaï c'hoazh (iv)e** : Et alors une remise en chaume à côté et dont je te parlais également encore tout à l'heure *(Speied)*
- **Ka(rr)di-plous** : Remise en chaume (paille) ; **Ur c'ha'di-plous an-heñi oa (iv)e oa devet** : C'est une remise en chaume qui fut brûlée *(Speied)* ; **Oamp kontañ da 'r c'harrdi gwech-all : Ur c'harrdi-plous vise gwraet deus an dra-(ho)nt** : Autrefois nous parlions de la remise : On appelait ça une remise en chaume (de paille) (Speied)

**KARREAMANT** [kare'ɑ̃mən] : ad. ; Carrément

**Oh ! Het-ha-hed toud ken oas aet in galleg karreamant !** : Oh ! Tout du long jusqu'à ce que tu t'exprimes carrément en français *(Skrigneg)* ; **Lar din karreamant !** : Dis mois carrément ! *(Poullaouen)* ; **Karreamant laron dit !** : Je te le dis carrément ! *(Poullaouen)*

**KARRHENT** ['karən] : [vx. br. ***carhent***] n.f. ; Venelle

**An dud war e gis hag é bet gwelet dre ar garrhent o hedañ an ilis aet da-beked ar sakristïenn** : Les gens le suivirent et on le vit partir par la venelle qui longe l'église jusqu'à la sacristie *(An Uhelgoat)*

**KARRIERENN** [ka'rje:r(ə)n] : [***quarrieren*** 1633] n.f. (pl. **-ou** [karje'rɛ̀nu]) ; Carrière (cf. **MENGL(EUÑ)**)

**Hezh so bet ganin, hezh neus gwraet toud i garrierenn ganin** : Il a été avec moi, il a fait toute sa carrière avec moi *(Lokarn)* ; **N'eus ket, koulz é lared, n'eus ket just (ne)med ar garrierenn ba'h ar Wask** : Il n'y a, autant le dire, il n'y a juste que la carrière du Goasq *(Skrigneg)* ; **Med lar(e)t meus doc'h meus chet(et) (a)nèi d'ar garrier'nn 'vel ur ur lïo ! Blam batra meus gwraet ?!** : Mais je t'ai dit que je l'ai jetée à la carrière comme un zozo ! Pourquoi ai-je fait ?! *(Kleden)*

**KARRIGELL** [ka'ri:(g)əl] [ka'ri:(ɟ)əl] : [***cariguell*** 1633] n.f. (pl. **-ou** [kari'(g)ɛlu] [kari'(ɟ)ɛlu]) ; Brouette

**Ar garrigell leun a baper, ya** : La brouette pleine de papier, oui *(Kolloreg)* ; **Pilet ar garrigell ha saotreet ar patates** : La brouette est renversée et les patates déversées *(Plouïe)* ; **Kasset vije an dilhad ga'r garrigell ba ur boutig** : On envoyait le linge à la brouette dans un panier *(Ponvel)* ; **Ha ba'r garrigell, sell ahe (e)ma an dossier, na laket toud ar paper ba'r garrigell ha oa-hañw deut ba ma buro** : Et dans la brouette, regarde le dossier est là, il avait mis toute la paperasse dans la brouette et il vint à mon bureau *(Kolloreg)* ; **Ya ! Ba ur man war ar garrigell, med ur wech-ell 'h a da joñj, oa erc'h** : Oui, dans un panier sur la brouette, mais une autre fois ça me revient, il y avait de neige *(Karnod)*

**KARRIGELLAD** [kari'gɛləd-t] : [***carriqellatt*** 1744] n.f. ; Brouettée (de)

**Hag a vijent lakeet barzh, ur garrigellad pe mod-se pe diw matrehe** : Et on les mettait dedans, une brouettée ou comme ça ou-bien peut-être deux *(Skrigneg)*

**KARRIGELLAD** [kari'gɛləd-t] : [***carricqellât*** 1732] vb. ; Brouetter

**Heñ neus tapet un taol heol ! Un taol bazh pé gomañse karrigellad vis(e) ha se zo kaos oa ket kap kin da chom i saw** : Il s'était attrapé une insolation ! Un coup de chaud quand il commença à brouetter, c'est pourquoi il ne pouvait plus rester debout *(Poullaouen)*

**KARRONT-AHES** ['ka.rn'dæj.z-s] : n.f. ; Voie Lactée

**Karront-Ahes vo gwel(e)t 'bénn-nos** : Ce soir on verra la Voie Lactée *(Laz)*

**KARTEL KARTIEL** ['kartəl] ['kartjəl] : [***cartel*** 1732] n.m. (pl. **-ou** [kar'te.lu]) ; Quartier

✗ *syn.* : ***bar, deog, karter, pal, trew***

➢ **A-dreus kartel** : Via un raccourci ; **Oagn bet ba ur par(do)n bennaket ha oagn aet d'ar gêr 'dreus kartel, dre un hent kozh bennaket** : Ils allèrent dans un pardon quelconque et allèrent à la maison via un raccourci, par un vieux chemin quelconque *(Plonee)*

**KARTENN** ['kartən] : [***carten*** 1633] n.f. (pl. **-ou** [kar'tɛnu]) ; Carte / Ticket / Coupon

**Me ma ket kartenn *alimentation*** : Je n'avais pas de coupon d'alimentation *(Plouïe)* ; **Ma ket kartenn-butun e-bed** : Je n'avais pas de coupon tabac *(Plouïe)* ; **Ma ket kartenn (e)vid kaoud toud ar pezh a vanke din** : Je n'avais pas de coupon pour avoir tout ce dont j'avais besoin *(Plouïe)* ; **Ha ma'hat na-heñw ur gartenn benneket ha na ka(v)et Gourin** : Et il avait probablement une carte quelconque et il avait trouvé Gourin *(Kleden)* ; **Deus ar mod a vé gwelet war ar gartenn** : D'après ce qu'on voit sur la carte *(Poullaouen)* ; **Gwel fotoiou, kartennou ha-traou meus bet gwelet, med se meus ket bet gwelet, nann** : Vu des photos, j'ai vu des cartes et autres, mais ça je n'ai pas vu, non *(Ponvel)* ; **Pé vé skeltr an amzer, peus kemed tap(añ) ur gartenn ha weli ar machin, 'vel un A leun a steredennou bihen** : Lorsque le temps est éclatant, tu n'as qu'à prendre une carte et tu verras le machin, comme un A plein de petites étoiles *(Kleden)* ; **Hag interessant walc'h é ar merk-ha-tregont, surtoud merk-ha-tregont oa moien demp da c'hoa(r)i ga tri den pe ga c'hwec'h den pé vé kemed teir gartenn da gomañs ha vé ket rôet (ne)med teir gartenn dit** : Et le merk-ha-tregont est assez intéressant, surtout que nous pouvions jouer au merk-ha-tregont à six ou à huit personnes vu qu'il n'y a que trois cartes pour commencer, on ne te donne que trois cartes *(Skrigneg)*

**KARTER / KARTIER / KARTIE** ['kartər] ['kærcər] ['ka(r)tjər] ['kærtjər] ['kartje] : [***carter*** 1557] n.m. (pl. **-ou** [kar't(j)eru]) ; Quartier

✗ *syn.* : ***bar, deog, kartel, pal, trew***

**N'eus kime dow gartier** : Il n'y a que deux quartiers *(Lannedern)* ; **Ba ur c'hartie mad oamp** : Nous étions dans un bon quartier *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Neuhe vije re ato, ur familh deus ar c'harter** : Il y en avait alors toujours, une famille du cartier *(Lennon)* ; **Ar *pagaille* ba'r c'hartier dre-am(añ) é un' n'eus ket bet gwech e-bed c'hoazh ase** : La pagaille dans le cartier par ici, c'est une qu'il n'y a encore jamais eu là *(Speied)* ; **Gou(de)-se omp bet ba kreis-kêr neuhe, me(d) me zo bet ba ur c'hartie a-peu-prè prop ba-bord ar East-River gi(s) vé lar(e)t** : Ensuite nous sommes alors allés au centre-ville, mais je suis allée dans un quartier à-peu-près propre au bord de l'East-River, comme on dit *(Ar C'hastell-Ne)*

**KARTON** ['kartɔ̃n] : [***karton*** 1732] n.m. (pl. **-iou** [kar'tɔ̃nju]) ; Carton

**Memes kartoniou !** : Même des cartons ! *(Skrigneg)* ; **Pedur memes toud an dud neus an dra-he, metamant memes kartoniou** : Puisque même tout le monde a ça, ou même des cartons *(Skrigneg)*

**KARTOU** ['kartu] : [***cartou*** 1732] n. pl. ; Carte à jouer

➢ **C'hoari kartou / C'hoari ar c'hartou** : Jouer aux cartes ; **Pé visemp c'hoari kartou** : Lorsque nous jouions aux cartes *(Plouïe)* ; **Gwich-all a vije c'hoarïet kartou 'tre ar baotred** : Autrefois les gars jouaient aux cartes entre eux *(Skrigneg)* ; **Hag a vé an dén da beb merc'her c'hoa(r)i kartou ha c'hoa(r)i domino** : Et on joue aux cartes et aux dominos chaque mercredi *(Skrigneg)* ; **Pe c'hoa(r)i ar c'hartou, pe kontañ ribostadennou ha : Kont' ar gaos** : Soit jouer aux cartes, soit raconter des ritournelles et : Taper la discute *(Lannedern)* ; **Ar rou(e)-pik hag ar lakes-pik ? Ya, ar re-gozh larè an dra-s(e) deus ar c'hartou, pé vis(e) 'c'hoa(r)i-kartou** : Le roi de pic et le valet de pic ? Oui, les anciens disaient ça pour les cartes, lorsqu'ils jouaient aux cartes *(Kleden)* ; **Sete oa matezh barzh ti un intron ha barzh ti an intron-se vije ar c'hoa(r)i-kartou beb su(zhu)n, re-gozh ba'h hi zi teue da c'hoa(r)i-kartou** : Elle était donc servante chez une dame et chez cette dame-là on jouait aux cartes chaque semaine, chez elle des anciens venaient jouer aux cartes *(Skrigneg)*

➢ **Jeu-gartou** : Jeu de cartes ; **Du-m(añ) vije alïes jeu-gartou, an dud 'n-om wele da c'hoa(r)i-kartou, red oa dê o(be)r an dra-he surtoud deuh ar gooñ, pass deuh an hañw 'ha !** : Chez moi il y avait souvent jeu de cartes, les gens se voyaient pour jouer aux cartes, il leur fallait surtout faire ça l'hiver, pas l'été hein ! *(Skrigneg)*

**KARVAN** ['karvən] ['kærvən] : [***caruan*** 1499] n.f. (pl. **-iou** [kar'vɑ̃nju]) ; Mâchoire

**Ar garvan pe kost ar chot ma-keres** : La mâchoire ou le côté de la joue si tu préfères *(Poullaouen)*

**KARW** [ka.rw] : [gaul. ***caruos*** ; ***caru*** 1426] n.m. ; Cerf (zoologie)

**Ar c'harw é** : C'est le cerf *(Laz)*

**KÂSED** ['kɑːz(əd-t)] : [***caset*** 1499] vb. ; Détester et rejeter

**Kâs ur plac'h** : Détester et rejeter une femme *(Plouïe)* ; **Kâset-heñw ga'r re-all toud** : Il est détesté et rejeté par les autres *(Plouïe)*

**KASEG** ['kɑːzəg-k] : [gaul. ***cassica*** ; ***casec*** 1499] n.f. (pl. **kesekenned** [keze'kɛnəd-t]) ; Jument

**Sousañ ar gaseg** : Reculer la jument *(Berrien)* ; **Ha ene oa pider gaseg ha pe(va)r heubeul beb pla !** : Et il y avait là quatre juments et cinq poulains chaque année ! *(Kareis)* ; **Ar veterinèr oa deut mè(d) na ket soñgnet mad ar gaseg** : Le vétérinaire était venu mais n'avait pas bien soigné la jument *(Kleden)* ; **Trôet é ar gaseg** : La jument a

mis bas *(Berrien)* ; **Galoup a ra ar gaseg gad hi eubeul** : La jument court avec son poulain *(Pleiben)* ; **Ur gaseg na debet korz-dour ba'r prad ha houzh na (e)n-om ampoesonet** : Une jument avait mangé de l'œnanthe aquatique et elle s'empoisonna *(Kleden)* ; **Goude, heñzh na tretet ar gaseg** : Ensuite il traita la jument *(Kleden)* ; **Guichou na ket derc'het i gaseg da labour(a)d me(d) na gwerzhet (a)nèi** : Guichou ne garda pas la jument pour travailler, mais il la vendit *(Kleden)* ; **Pichar-marellet neuhe oa ur gaseg ha oa hanter gwenn ha hanter du** : Aubère bigarré alors c'était une jument qui était moitié blanche et moitié noire *(Lokmarïa)* ; **Ga dow garr hag ur gaseg sternachet** : Avec deux charrettes et une jument harnachée *(An Uhelgoat)* ; **Ur gaseg velen** : Une jument jaune *(Lokmarïa)* ; **Heñw o stokañ e gaseg** : Et lui de brader sa jument *(An Uhelgoat)* ; **Sete ahe ur gaseg ha' rafe ma jeu din** : Voilà donc une jument qui ferait mon affaire *(An uhelgoat)* ; **An douetañs oa krog ba'naoñ abowe na klêt ar gaseg o hrisinkal** : Le doute commençait depuis qu'il avait entendu la jument hennir *(An Uhelgoat)* ; **Ur wenaenn na e gaseg oa ene** : La jument qu'il avait là avait une verrue *(An Uhelgoat)* ; **Heñ na staget e gaseg deus ar rilhenn oa deus ar vouger ene ha aet ba'n ostaliri** : Il attacha sa jument à l'anneau qui était au mur là-bas et alla au bar *(Ar Fouillez)*

➢ **Dreist moue ar gaseg kozh vé tapet an eubeules yowank** : Il faut se faire bien voir de la mère pour avoir la fille (mot-à-mot : Par-dessus la crinière de la vieille jument on attrape la jeune pouliche) *(An Uhelgoat)*

**KASEG-KOAT** [kazɛ'kwat] : [***casecq-coat*** 1633] n.f. (pl. **kesekenned-koat** [kezɛkɛnɛ'kwat]) ; Pic-vert

**Kan ra (a)r gaseg-koat ba mis-mae : « Gwlizh, gwlizh, gwlizh ! » Ha dont ra (a)r gwlizh** : Le pic-vert chante au mois de mai : « Gwlizh, gwlizh, gwlizh ! » Et la pluie fine (gwlizh) vient *(Kleden)*

**KASEG-VEURZH** ['kɑːzəg vœrz-s] : n.f. ; Vent d'est (du mois de Mars) / & Poisson d'avril

**Kazeg Veurzh, hounnezh a droc'h tost... pegur an a(v)el vise c'hweo deus ar reter alïes ba mis-meurzh, hezh a vise yin ha fluskañ a rê ar yeot barzh ar parkeier ha barzh ar prajeier, adrame vise re yin ha vïe ket gouest an natur (ar yeot) da labourad tamm e-bed** : Le vent d'est de Mars coupe près du sol... puisque le vent soufflait souvent de l'est au mois de Mars, il était froid et il rasait l'herbe des champs et des prés, et parce qu'il était trop froid la nature (l'herbe) ne poussait pas du tout *(Plouïe)* ; **Kazeg-Veurzh !** : Poisson d'avril ! *(Mael-Kareis)*

**KASELIAD** [ka'zeljəd-t] : [***caseliat*** 1659] n.f. (pl. **kaseliajou** [kaze'ljɑːʒu]) ; Brassée de

**Ur gaseliad keuneud** : Une brassée de petit bois *(Poullaouen)*

**KASELL** ['kɑːzəl] : [***cazal*** 1499] n.f. (pl. **ou** [ka'zɛlu]) ; Aisselle / **KASELLIG** [ka'zɛlig-k] : n.m. ; cf. ➢

**Seier-lèr gate a-zindan o c'hasell** : Des sacs en cuir sous leur aisselle *(An Uhelgoat)* ; **'Vel dindan da gasellou ahe, pa c'hwejes, boñ a teu da c'hwej(iñ) c'hwezh kreñw !** : Comme sous tes aisselles là, lorsque tu transpires, bon tu sues une forte odeur *(Skrigneg)*

➢ **Ober kasellig da *ub.*** : Soutenir *qqn.* pour marcher (un bras sous une aisselle) **Pé hé evet un neubeud bannac'hou, eh vé ket red d'o'r kasellig dit ?** : Quand tu as bu quelques coups, eh bien ne faut-il pas te soutenir pour marcher ? *(Skrigneg)* ; **Ah ! Ni 'ha ! Meump ket c'hoant d'o'r kasellig dit da zond d'ar yêr !** : Ah ! Nous ma foi ! Nous ne voulons pas te soutenir pour marcher pour rentrer à la maison *(Skrigneg)* ; **Ah ! Taol ple mad ! Goûd da-beked p(e)-lec'h mond ! Kar n'efomp ket d'o'r kasellig dit !** : Ah ! Prends bien garde à toi ! À savoir jusqu'où aller ! Car nous n'allons pas te soutenir pour marcher ! *(Skrigneg)*

**KASERNAÑ** [ka'zɛrnə] : [***kazarna*** 1931] vb. ; Caserner / Loger (dans une caserne, crèche)

**Ar re-he voa kaserniet ba o c'hrow (e)n ene neuhe** : Ils étaient donc logés dans leur crèche là-bas *(Plonee)*

**KASIMANT / KASI / KOSIMANT / KOSI / KOJIMANT / KAJIMANT / KAJI / KASEMANT / KOUSIMANT** [ka'zimən] [ko'zimən] [ko'(ʒ)imən] ['koʒmən] [ka'ʒimən] [ka'zemən] [ku'zimən] : [***quasimant*** 1632] ad. ; Quasi(ment) / Presque

**Mew vise kajimant bemde** : Il était saoul quasiment tous les jours *(Lokmarïa)* ; **Ur vantell hir ha' ruse an douar kasimant** : Un long manteau qui traînait quasiment parterre *(An Uhelgoat)* ; **Hemañ voa kasimant stravouilhet a-walc'h...** : Il était pour ainsi dire bien troublé... *(Plonee)* ; **Ur bla so koj'mant é komañset ar reünionou** : Ça fait quasiment un an que les réunions ont débuté *(Plouïe)* ; **Ha sete kasimant ato vise 25 $** : Et donc c'était quasiment toujours 25 $ *(Ar C'hastell-Ne)* ; **An dra-he vé lar(e)t kaji partoud** : On dit ça quasiment partout *(Skrigneg)* ; **Ah ya ha oan bet kestal amann ur wech, duzhtu oan dimeet ko(s)imant a-walc'h, oan goull ar wech kentañ** : Ah oui, j'avais fait la quête du beurre une fois, pratiquement de suite que j'étais mariée, j'étais demandé la première fois *(Plouïe)* ; **Med ar re oa kasemant e(rr)o ba ur serten oad** : Mais ceux qui avaient quasiment atteint un certain âge *(Kleden)* ; **An dra-he oa 'e kousimant 'vel bouilhenn ma'keres** : C'était quasiment comme une fondrière si tu préfères *(Plouïe)* ; **Ma ket bet kalz tra da 'r ferm (aha)non, me ma ket rekoltet ko'imant** : Je n'ai pas eu grand-chose de la ferme, je n'avais quasiment pas récolté *(Speied)* ; **Sete pé oamp deut maes ha oa kajimant n(a)onteg-kant lur pep-hini** : Donc lorsque nous sortîmes et il y avait quasiment dix-neuf cents francs chacune *(Skrigneg)* ; **An dra-he oa pad an gooñw ha yin oa, kajimant ree erc'h !** : C'était pendant l'hiver et il faisait froid, il neigeait quasiment ! *(Skrigneg)* ; **Ma ! Gwraet ma un', ka(s)imant echu voa an heñi-all, ma 'n-om laket d'ober, krug war'nèi ! Kruget oan war'nèi !** : Eh bien ! J'en avais fait un, l'autre était quasiment fini, je m'y étais mis, acharnée ! J'étais acharné à ça ! *(Plonee)*

➢ **Ka(s)i a-walc'h / Ko(s)i a-walc'h** : Quasiment ; **Ha oè ket kap an dud, ko(s)i (a-)walc'h, da chom en o saw ha oè red dê chom krog ba'r lec'h hag a oaint plesset (a-)benn chom en o sa !** : Et les gens n'étaient pas capables, quasiment, de rester debout, et ils devaient rester accrochés là où ils étaient placés afin de rester debout *(Kergrist)* ; **D'ar mar(e)-se vise daw d'ar merc'hed, ko(s)i-(a-)walc'h, mond ga'r re vise laret dê ga o zud**

**pepred** : À cette époque-là les filles devaient, quasiment, aller avec ceux qui leur étaient désignés par leurs parents *(Plonee)*

- **Ka(s)i-sur / Kajimant-sur** : Quasi(ment) sûr / Très certainement ; **Med ka'i-sur a-walc'h 'h on (e)n-om dromplañ** : Mais je dois très certainement me tromper *(Skrigneg)* ; **Un tu bennaket vo ka(v)et pe-naos skrivañ an dra kajimant-sur** : On trouvera très certainement quelque part comment l'écrire *(Skrigneg)* ; **Oh ! Bremañ ga'n dour binniget neus tapet 'naoñ war'naoñ lar é kasimant-sur é efasset toud an hanoiou** : Oh ! Maintenant avec l'eau bénite qu'il s'est pris sur lui, tous les noms sont très certainement effacés *(An Uhelgoat)* ; **Me zo re yowank neuhe ka(s)i-sur ya** : Je suis très certainement trop jeune oui *(Skrigneg)* ; **Med pass ar bla(v)ezh-te, ar bla(v)ezh war-lerc'h ko(s)imant-sur an-heñi oan aet da neuhe !** : Mais pas cette année-là, je suis quasiment certaine que j'étais alors allée l'année suivante *(Plouïe)* ; **Pé vije e(rr)o echu ar programm kajimant-sur, pé vije deut braw an amzer** : Très certainement lorsque le programme était terminé, lorsque le temps devenait beau *(Skrigneg)* ; **Oan ket bet eizhte ba'r yêr, kajimant-sur ha ma ka(v)et labour ha oan aet d'ar Vouilhe neuhe d'o(be)r ma micher** : Je n'ai pas été une huitaine à la maison, c'est presque sûr, que j'avais trouvé du travail et je suis alors allé à La Feuillée faire mon métier *(Skrigneg)* ; **Kasimant-sur oa un dra mennaket gis-se** : Presque sûre que c'était un truc du genre *(Berrien)* ; **Oh ! Me zo 'hond da brenañ dow 'e, kar damaig, ka(s)i-sur ar reñ-h(e) so mad 'benn eint ru mod-se !** : Oh ! Je vais aussi en acheter deux, car tout à l'heure, elles sont très certainement bonnes avant qu'elles soient rouges comme ça ! *(Skrigneg)*
- **Ka(s)i-toud** : Quasiment tout (tous) ; **Kasi-toud a ree un dra mennaket** : Quasiment tout le monde faisait quelque chose *(Plouïe)* ; **Dalc'h-mad ! Toud ! Ha mamm ree hi blant hi-hun ka(s)i-toud, plij a ree dèi o(be)r** : Constamment ! Tout ! Ma mère faisait quasiment tous ses plants elle-même, elle aimait faire *(Pluskelleg)*

**KASKETENN** [kas'kɛtən] : [***kasketenn*** 1970] n.f. (pl. **-ou** [kaskɛ'tɛnu]) ; Casquette

**Ha bep a gasketenn newe adrame dê da ve héñvel deus an ouvrïerien neuhe oa ba'h Paris** : Et une nouvelle casquette chacun pour ressembler aux ouvriers qu'il y avait alors à Paris *(Plouïe)* ; **C'hwi lakeo ho kasketenn war kost ho pénn, n'o ket gwelet !** : Vous mettrez votre casquette sur le côté, on ne verra pas *(Plonee)* ; **Neu'n voa ur gasketenn neu'n ar mod-se, kuit da ve gwelet** : Il portait alors une casquette comme ça, pour ne pas être vu *(Plonee)* ; **Ur gasketenn ranken kaoud** : Je devais avoir une casquette *(An Uhelgoat)*

**KÂSS** [kɑːs] : [***cas*** 1499] n.m. ; (faire) Cas (cf. **FORZ** ; **FOUTR** ; **MAN**)

**Me ne rañw ket a gâss** : Moi je n'en fais cas *(Poullaouen)*

**KASS** [kas] : [***caçc*** 1716] n.m. ; Envoi / Courant (de rivière)

- **Kass-dour** : Courant (d'eau) ; **Kasset ma botes ga'r c'hass-dour** : Ma chaussure ramenée par le courant *(An Uhelgoat)*
- **Un devezh kass-teil** : Une journée d'envoi de fumier ; **Ahe vije an devechou kass-teil ha neu'n an devechou c'hoa(r)i merk-ha-tregont pé vije an de(v)ezh kass-teil** : Là c'étaient les journées d'envoi de fumier et alors les journées à jouer au merk-ha-tregont (« poker breton ») lorsque c'était la journée d'envoi de fumier *(Speied)*

**KASSAÜS / KASSAÏS** [ka'sɑːyz-s] [ka'sɑːiz-s] : [***cassaus*** XVI[e]] ad. ; Désagréable

**KASS / KASSED** ['kas(əd-t)] : [***cacc*** 1499] vb. ; Envoyer / Guider / Conduire

**Ka(ss) 'naoñ ganoc'h sè !** : Emporte-le tiens ! *(Kleden)* ; **Kass ar mikanik oa ket gouest d'ober** : Elle ne pouvait pas amener la machine *(Ar Fouillez)* ; **Ma n'añw ket da gass un dra bennañket daoñ, a varvo ga'r riw ha ga'n naon ha ga'r sec'hed !** : Si je ne vais pas lui envoyer quelque chose, il va mourir de froid, de faim et de soif ! *(Skrigneg)* ; **Ha bremañ vomp kasset d'ar prison** : Et maintenant on va nous envoyer en prison *(Berrien)* ; **Pa nïe emm un' a vïe kasset daoñ ar mod-se** : Quand il en avait besoin d'un on lui envoyait de cette façon-là *(Landelo)* ; **Kass ar c'hilhog hag ar yér d'o c'hlud** : Envoyer le coq et les poules à leur perchoir *(Ar Fouillez)* ; **Boñ, me 'h a da gass anê ganiñ** : Bon, moi je vais les apporter *(Skrigneg)* ; **Chadennou da chechañ hag ur landennou da gass anê** : Des chaînes pour le tirer et une paire de cordes fines pour les guider *(Skrigneg)* ; **Kass an arar** : Conduire la charrue *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Kass un toullad horzennou keuneud dèi** : Lui apporter quelques fagots de bois *(Poullaouen)* ; **Kass oè-hi d'ar galïou ha noa bet hi bugel ba'r galïou** : Elle fut envoyée aux galères et elle eut son enfant dans les galères *(Kergrist)* ; **Heñw voa o kass e varc'h kozh gantoñ, ar re-mañ-all noa gwelet nintra !** : Il amenait son vieux cheval, eux autres ne virent rien ! *(Plonee)* ; **Kass(et) Louise gante da Rostrenn menotet gis-se** : Ils envoyèrent Louise à Rostrenen, menottée comme ça *(Kergrist)* ; **Ha neuhe oamp deut a-benn d'ober teir chadenn evi(d) kass an dour da bek(ed) ar bern, ur jadenn evid peb puñs** : Et nous avions donc réussi à faire trois chaînes pour amener l'eau jusqu'au tas, une chaîne pour chaque puits *(Plouïe)* ; **(A-)wechou-all vïe kime ur ba(nna)c'h-kafe pé 'h eer da gass an arc'hant** : D'autres fois il n'y avait qu'un verre de café lorsqu'on envoyait l'argent *(Sant-Wazheg)* ; **(A-)benn vïe laret dèoñ pegement vanke din-me amañ gi-mañ, me a ree ur moc'h da gassed gantoñ** : Quand on lui disait combien il me manquait ici, je faisais des cochons pour lui envoyer *(Sant-Wazheg)* ; **Med ar re-s(e) oa bet red kass (a)nê da Gemper toud** : Mais il fallut envoyer tout ça à Quimper *(Plouïe)* ; **Moien zo da gass hemañ ba'r jerdin 'è** : On peut aussi l'amener dans le jardin *(Plouïe)* ; **Pugur voa da gassed ar saout maes** : Puisque il y avait les vaches à mener dehors *(Plonee)*

- **Be kasset d'ar c'habanou** : Être envoyé (-e) à l'asile ; **Oh ma'hat ! Vïen sod barzh walc'h ! Ma ! Me bet chom(et) ba Paris vïen bet kass't d'ar c'habanou !** : Oh probablement que j'y aurais été folle ! Eh bien ! Moi restée à Paris, j'aurais été envoyée à l'asile ! *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Be kasset da zinoniñ da *utb.*** : Être forcé (-e) de quitter le giron familial pour *qqpart* (m-à-m. être envoyé (-e) à sevrer à *qqpart*) ; **Ha kass't dé zizon' dé Skaer du-h(e) tre...** : Forcé de quitter le giron familial pour Scaër juste là-bas *(Laz)*

- **Kass a-dreñw** : Amener vers l'arrière ; **C'hwi lake ar jô ba'r limon hag ar c'hu(l)ier neu'n zo (e)vi(d) kass ar c'harr 'dreñw !** : Vous mettiez la monture dans le limon et alors l'avaloir, c'est pour amener la charrette vers l'arrière ! *(Speied)* ; **Lod lare « ri a-dreñw ! », med oa ket daw, ar marc'h ouïe (a-)walc'h pé vïe lar(e)t « ri » daoñ, (a-)benn-neu'n gomañse-heñw kass (a-)dreñw (e)n-ur harp e rèr ba'r c'hulier** : Certains disaient « ri a-dreñw » mais, ce n'était pas nécessaire, le cheval savait bien quand on lui disait « ri », pour-lors il commençait à amener vers l'arrière en appuyant son cul dans l'avaloir *(Kleden)*
- **Kass d'ar blotou** : Mettre à la jaille *(Poullaouen)*
- **Kass goûd** [kas'gu:d-t] [kas'ku:d-t] : **Mi zo kass goûd** : Je me demande / Je m'interroge *(Poullaouen)*
- **Kass ha digass** : Transbahuter *(Poullaouen)*
- **Kass d'an toull** : Amener à la fosse d'inhumation ; **'H añw di gass (a)naoñ d'i doull** : Je vais l'amener à la fosse d'inhumation *(Skrigneg)*
- **Kass d'an traoñ** : Faire descendre (la nourriture) ; **Ev mïoc'h da gass ar youd d'an traoñ** : Boire plus pour faire descendre la bouillie *(Skrigneg)* ; **Ha ta ma echou da gass d'an traoñ oa red diñ dond da grec'h, 'benn-neuhe laken ma c'hafetierenn *en route* !** : Et lorsque c'était fini de s'en jeter dans le gosier, il fallait que je monte, je mettais pour-lors ma cafetière en route ! *(Plourac'h)*
- **Kass e dreid** : Riper les galoches ; **Poent diñ kass ma zreid !** : Il est temps que je ripe les galoches ! *(Plourac'h)*
- **Kass kleron** : Jouer du clairon ; **Michañs oa (iv)e oa disket dê sonañ, da gass kleron oa** : On leur avait probablement aussi appris à sonner, c'était pour jouer du clairon *(Skrigneg)*
- **Kass *ub.* da vale** : Envoyer paître *qqn.* ; **Kass 'naoñ da vale !** : Envoie-le paître ! *(Karnod)*
- **Kass *ub.* da vleuta** : Envoyer paître *qqn.* ; **Kass 'naoñ da vleuta !** : Envoie-le paître ! *(Poullaouen)*
- **Kass *udb.* a-raog** : Avancer *qqchose* ; **Kass ar c'harr a-raog** : Avancer la charrette *(Poullaouen)* ; **Ha go(u)de vise kass(et) a-raog** : Et après on l'avançait *(Speied)*
- **Kass *udb.* da vale** : Chasser *qqchose* / Faire voler *qqchose* ; **Leskel ur pezh bramm war ar pladad-bleud ha kassed an hanter-lod da vale !** : Lâcher un gros pet sur l'assiettée de farine et en chasser la moitié ! *(Poullaouen)*
- **Kass *udb.* gantoñ** : Emporter *qqchose* ; **Sell ! Me wiskon ket hezh kin ha kass hezh ganes !** : Tiens ! Je ne le porte plus (vêtement), emporte-le ! *(Skrigneg)*
- **Kass *udb.* ga ur c'hravazh** : Envoyer *qqchose* sur une civière ; **Ar re ar vro amañ ree ga'r vorc'h 'vid kass 'nê da sec'hiñ hag ene renkent kass 'nê ga ur c'hra'azh, un(an) krog pep penn, dougen 'nê, an dra-he oa pounner da zougen ha vise diw blac'h ober an dra-he** : Ceux du coin ici faisaient à la fourche pour les envoyer à sécher et là elles devaient les envoyer sur une civière, une crochant de chaque bout, les porter, c'était lourd à porter et c'étaient deux femmes qui faisait ça *(Brennilis)*
- **Kass *udb.* kuit** : Chasser *qqchose* / Dégager *qqchose* / Faire partir *qqchose* ; **An aer a gass ar vlêr kuit !** : L'air chasse la mauvaise odeur ! *(Skrigneg)* ; **Blam da gass c'hwezh ar marw kuit** : Afin de chasser l'odeur de la mort *(Skrigneg)* ; **Ha neuhe vije ar pas gante ha vije rôet mel dê da blam da gass-kuit** : Ils avaient alors la toux, on leur donnait du miel pour la faire partir *(Skrigneg)* ; **Oh ! Kridïenn meus ! – Kemer ur c'hached neuhe da gass an dra-he kuit !** : Oh ! J'ai des frissons ! – Alors prends un cachet pour faire partir ça ! *(Skrigneg)* ; **Med tour an ilis, ar flech deus outi oa torret ha blame se tour Sant-Herbod debowe zo kare pegur ar penn-all zo bet kass kuit ga Gewr** : Mais la flèche du clocher de l'église fut cassée et c'est pour ça que le clocher de Saint-Herbot est carré puisque l'autre bout fut dégagé par Gewr *(Landelo)*
- **Kass *ub.* kuit** : (Chasser / Expulser / Renvoyer / Virer) *qqn.* ; **Sete oa kasset-hei kuit kad owen vïe digoueet futachou** : On la renvoya donc de peur qu'elle ait des rejetons *(Speied)* ; **Sete Sant-Herbod neuhe pé oa kass kuit deus Berrien na lak ba e joñj** : Donc alors Saint-Herbot lorsqu'il fut viré de Berrien il se décida *(Landelo)* ; **N'eus kemed trempañ linad ga dour-glô hag an dra-he a gass ar c'hwilou kuit diwar ar plantennou hag a zo mad** : Il n'y a qu'à tremper des orties avec de l'eau de pluie et cela chasse les insectes des plantes qui sont bonnes *(Skrigneg)* ; **Môa ket lar(et) doc'h ? An dra-he meus ket bet kont(et) doc'h (aha)naon pe-sort mod oa kass(e)t tud mé sad kuit da Kerwalen ahe his-se ?** : Je ne vous avais pas dit ? Je ne vous ai pas raconté comment les parents furent expulsés de Kerwalen là comme ça ? *(Laz)*
- **Kass *ub.* maes** : Mettre *qqn.* dehors ; **Oan ket gouest da gass anèi maes, lamp a ree partoud** : Je n'arrivais pas à l'envoyer dehors, il sautait partout *(Plouïe)*
- **Kass *ur lon* d'an dour** : Envoyer *un animal* s'abreuver ; **C'hwi vïe daw reiñ boued d'ar re-s(e), kass 'nê d'an dour ha ràet kerc'h dê war-lerc'h go(ude)-se** : Il vous fallait leur donner à manger, les envoyer s'abreuver et leur donner de l'avoine ensuite *(Speied)*
- **Mond da gass(ed) *ub.* da *udb.*** : Aller apporter *qqchose* à *qqn.* / Envoyer *qqchose* à *qqn.* ; **Din-me zo laret ga'r patroñ mond da gassed hezh d'an eskob !** : C'est à moi que le patron a dit d'aller l'apporter à l'évêque ! *(Plonee)*

**KASSETENN** [ka'sɛtən] : [***casseten*** 1633] n.f. (pl. **kassetou** [kasɛ'tu]) ; Cassette

**Me meus bet despun(et) kassetou (u)n abadenn so 'è** : J'ai aussi collecté des cassettes fut un temps *(Laz)* ; **Ha ma merc'h 'n-(hi)ni oa rôet, p(a) oa rôet ar gassetenn dèi oa sort e-bed warni** : C'est ma fille à qui on avait donné, lorsqu'on lui avait donné la cassette elle ne contenait rien *(Skrigneg)*

**KASSI** ['ka.si] : [***kassi*** 1992] coll. ; Cassis

**Kassi meus lakeet 'è, bet meus bet 'n neub(eud) ar bla-m(añ)...** : J'ai aussi mis des cassis, j'en ai eu quelques-uns cette année *(Laz)*

**KASS-KROUT** [kas'krut] : n.m. (pl. **kasskroutchou** [kas'krutʃu]) ; Casse-croûte

**Ahe vije gwraet ur pezh kass-krout demp un tamm** : On nous faisait là un sacré casse-croûte *(Skrigneg)* ; **Ma breur ha ma zad, pa 'teuent d'o(be)r o c'hass-krout, a zebe un anduilhenn** : Mon frère et mon père, lorsqu'ils venaient faire leur casse-croûte, ils mangeaient une andouille *(Skrigneg)* ; **Ha neus goullet ur banne gwin ha(g) un tamm kass-krout, pugur na ket bet evet bann'h e-bed** : Il a demandé du vin et un casse-croûte, puisqu'il n'avait rien eu à boire *(Ar Fouillez)* ; **Nañ-nann hag e dijuni vïe ràet daoñ ha pé (e)n-om ga(v)e deuh an nos vïe ràet un tamm kass-krout bennag daoñ da zibiñ** : Non-non, et on lui donnait son petit déjeuner et lorsqu'il arrivait de nuit on lui donnait une sorte de casse-croûte à manger *(Lokmarïa)* ; **Oh ! Me zo lak(e)t ur c'hass-krout din ga ma mamm ba ma go(d)ell, michañs n'eus ket debet (a)naoñ (a)boe !** : Oh ! Ma mère m'a mis un casse-croûte dans ma poche, j'espère qu'il ne l'a pas mangé depuis ! *(Skrigneg)* ; **Ah ! Ah(e) vis(e) gwraet ur c'hass-krout neu'n !** : Ah ! Alors là on faisait un casse-croûte ! *(Kleden)* ; **Pugur war-lerc'h ver bet kanañ, goud(e)-se vïe gwraet ar c'hass-krout ha ga'n dra-he 'n-hi(ni) vïe plujadur ! Ha vïe tapet un neubeud bannïou !** : Puisque après qu'on eut chanté, ensuite on faisait le casse-croûte et c'était grâce à ça qu'il y avait de l'animation ! On prenait quelques coups à boire ! *(Lannedern)*

**KASSONI** [ka'sɔ̃:ni] : [***cassoni*** 1499] n.f. ; Agacement / Chose agaçante / Individu « rasoir »
**Ur gassoni é an dra-he !** : C'est agaçant ! *(Plouïe)*

**KASTELL** ['kastəl] : [***castell*** 1426] n.m. ; Châssis
**Kastell, hemañ é ar c'hastell** : Châssis, c'est le châssis *(Berrien)*

**KASTELLAD** [kas'tɛləd-t] : [***kastellad*** 1921] n.m. (pl. **kastellajou** [kastɛ'lɑ:ʒu]) ; Charretée de / Grande charrette de / & Cuite
**Un hanter kastellad-keuneud** : Une moitié de charretée de petit bois *(Poullaouen)* ; **Me zo hond da gerc'had ur c'hastellad di** : Je vais y chercher une charretée *(Poullaouen)*
- **Pakañ ur c'hastellad** : Prendre une cuite ; **Paket na ur c'hastellad** : Il avait pris une cuite *(Poullaouen)*

**KASTI** ['kasti] : [***carty*** XVIᵉ] ad. & n.m. ; Amaigri (-e) / Amaigrissement
- **Mond war-gasti** : (s') Amaigrir ; **Krog oa'i da ve sterd da vagañ, mond a ra war-gasti** : Elle devient dure à nourrir, elle s'amaigrit *(An Uhelgoat)*

**KASTÏAÑ** [kas'tijə] : [***castiaff*** 1499] vb. ; Maigrir / Amaigrir
**Kastïet é** : Il a amaigri *(Plouïe)* ; **Kastïet peus !** : Tu as maigri *(Kergrist)* ; **Fessonet fall oa pell-zo, kastïet a na, dibiñ na ree ket** : Elle avait mauvaise mine depuis longtemps, elle avait maigri, elle ne mangeait pas *(Skrigneg)* ; **Kastïet ha stuet-fall** : Amaigri et mal façonné *(Poullaouen)*

**KASTOLODENN / KASTOLORENN / KASTELORENN / KOSTOLORENN** [kasto'lɔ:dən] [kast(ɔ/ə)'lɔ:rᵊn] [kɔstɔ'lɔ:rən] : [***kastalorenn*** 1890 ; ***kastelodenn*** 1927] n.f. (pl. **-ou** [kastolɔ'dɛnu] [kastolɔ'rɛnu] **kast'rodennou** [kastro'dɛnu]) ; Casserole
**Bossigellet é ar gastolodenn** : La casserole est bosselée *(Poullaouen)* ; **Mi lak ar laezh ba ur gastolodenn** : Je mets le lait dans la casserole *(Poullaouen)* ; **Lak ar gastolodenn ba'n tu-all** : Mets la casserole de l'autre côté *(Poullaouen)* ; **Ur gastolorenn doull** : Une casserole percée *(Poullaouen)* ; **Kastolodennou bihen :** De petites casseroles *(Poullaouen)* ; **Me é red da lak 'naoñ da dommañ, hemañ zo klouar en-dro, me meus ket ka(v)et 'naoñ tomm 'è ! Me lakey 'naoñ ba'r gastelor(e)nn !** : Il faut que je le mette à chauffer, il est tiède à nouveau, je ne l'ai pas trouvé chaud non-plus ! Je vais le mettre dans la casserole ! *(Skrigneg)* ; **Goude-se neuhe, pé oa kè(v)et labour (e)vid mé gwas, heñw oa aet d'un otell, komañset digentañ ba'r gusun ba-tous(k) ar c'hast'rodennou** : Alors ensuite, lorsqu'on trouva du travail pour mon mari, il alla à un hôtel, il commença d'abord dans la cuisine parmi les casseroles *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Ar Gastolodenn** : (surn.) La Grande Ourse ; ***La Grande Ourse*** **é ar Gastelodenn ma peus c'hoant, pigur zo un', diw, teir, pider ha teir steredenn form ur gastelodenn** : La Grande Ourse c'est la Casserole si tu veux, puisque il y a une, deux, trois, quatre et cinq étoiles en forme de casserole *(Kleden)*

**KASTRENN** ['kastʳən] : [***castrenn*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [kas'tʳɛnu]) ; Pénis

**KASTRENNAD** [kas'tʳɛnɛd-t] : [***kastrennad*** 1992] n.f. (pl. **-ou** [kas'tʳɛ'nɑ:du]) ; Coup de queue (de pénis ...) / Bonne raclée / Mandale
**Ro ur gastrennad dèi !** : Fous-lui un coup de queue ! *(Plouïe)* ; **Tapet na ur gast(r)ennad ene** : Il y avait attrapée une bonne raclée *(Poullaouen)*
- **Distagañ ur gast'ennad ga *ub.*** : Décocher une mandale à *qqn.* *(Kareis, Rostrenn)*

**KASTRILHES** [ka'striʎəz-s] : [***castilhès*** 1732] coll. (sing. **-enn** [kastri'ʎezən] / sing.pl. **-ennou** [kastriʎe'zɛnu]) ; Cassis
**Ur blochad-kastrilhes** : Une grappe de cassis *(Pleiben)*

**KASUS / KAJUS** ['kɑ:zyz-s] ['kɑ:ʒyz-s] : [***casus*** XVIᵉ] ad. ; Pénible / Chiant (-e)
**Ar bugel-se zo kasus !** : Cet enfant est pénible ! *(Kergrist)* ; **Hezh so kajus !** : Il est pénible ! *(Skrigneg)*

**KATAR** ['katər] : [***caterr*** 1612 ; ***catharr*** 1633] coll. (sing. **-enn** [ka'tɑ:rən] sing. pl. **-ennou** [kata'rɛnu]) ; Catarrhes (croûtes d'impétigo)

**Kasi-toud ar vugale nise katar 'n o fenn pegur vise low gate ha na vijent ket gwalc'het ha neuse vijent ket kribet ha teue da ve o venn toud katarennet** : Presque tous les enfants avaient des croûtes d'impétigo sur la tête puisqu'ils avaient des poux, et on ne les lavait pas, et on ne les peignait donc pas et leur tête était recouverte de croûtes *(Plouïe)* ; **Katar war e vass** : Des croûtes d'impétigo sur la face *(Poullaouen)* ; **Na katar meus ket bet 'e, heñi e-bed deusoudomp na katar** : Ni des catarrhes, je n'ai pas eu non-plus, aucun d'entre nous n'avait de cathares *(Plonee)*

**KATARENNIÑ** [kata'rɛnə] : vb. ; Devenir impétigineux / Se couvrir de croûtes d'impétigo

**Kasi-toud ar vugale nise katar 'n o fenn pegur vise low gate ha na vijent ket gwalc'het ha neuse vijent ket kribet ha teue da ve o venn toud katarennet** : Presque tous les enfants avaient des croûtes d'impétigo sur la tête puisqu'ils avaient des poux, et on ne les lavait pas, et on ne les peignait donc pas et leur tête était recouverte de croûtes *(Plouïe)*

**KATEKIS** [kate'ki:z-s] : [***catecis*** 1732] n.m. (pl. **-ou** [kate'ki:zu] **katekijou** [kate'ki:ʒu]) ; Catéchisme

**Ar c'hatekis a blije din-me memes-tra gwelloc'h (e)vi(d) ar galleg, kar me gomprenen ket ar galleg pé oan aet d'ar skol** : Je préférais le catéchisme que le français, car je ne comprenais pas le français lorsque je suis allée à l'école *(Skrigneg)* ; **Disket mamp grammèr ha toud ar verbou ha katekisou** : Nous avions appris la grammaire et tous les verbes et les catéchismes *(Skrigneg)* ; **Eh ! Ha pad a oa skôet war an noñr, me oa aet da zigeriñ 'n noñr ha oan ga'r bragou, sete oa gleet din delc'hen 'naoñ pad toud ar c'hatekis** : Eh ! Et pendant qu'on frappait à la porte, j'étais allée ouvrir la porte et je portais le pantalon (trop grand), il avait donc fallu que le tienne pendant tout le catéchisme *(Skrigneg)* ; **Ahe vïen chikanet heñ ! Ha neuhe daw vïe d'ond d'ar c'hatekis ha gwech-all gomanser d(a) unneg la (e)vi(d) ar pas(k) kentañ** : Là je me faisais engueuler ! Et il fallait alors aller au catéchisme, autrefois on commençait à onze ans pour la première communion *(Kolloreg)* ; **Ar c'henteliou-katekijou** : Les leçons de catéchisme *(Poullaouen)*

- **Ober katekis** : Faire le catéchisme ; **Ah ! Me ouïen ket lar teue Daniel d'o'r katekis an de-m(añ), hezh oa ar c'hur(e) gwich-all ha' teue d'o'r katekis 'e d'ar c'h-*cours ménagers*** : Ah ! Moi je ne savais pas que Daniel venait faire le catéchisme ce jour-ci, c'était le vicaire d'autrefois qui venait aussi faire le catéchisme aux cours ménagers *(Skrigneg)*

**KATELL** ['katɛl] : [***Kathell*** 1499] n.pr. & n.f ; Catherine / **KATELLIG** [ka'tɛlig-k] : [***katellig*** 1984] n.f. ; Homme faisant des travaux féminins (cf. **KOGES**)

**Hezh so katellig** : C'est un homme faisant des travaux féminins *(Ponvel)* ; **Katellig sinifi chouk i vri ba'r gujun, da chouk i vri ba-lec'h vis(e) ket gleet daoñ o(be)r…** : « Katellig » signifie fourrer son nez dans la cuisine, fourrer son nez là où il n'était pas devait pas… *(Ponvel)* ; **Katellig é ha vis(e) ket gwal estimet hezh !** : C'était une « Katellig » et on ne l'estimait pas tellement ! *(Ponvel)* ; **Hezh so Katellig, lak e vri barzh toud pezh sell ket deusontoñ, (e)ma e vri barzh kement soubenn zo toud !** : C'est une Katellig, fourrer son nez dans ce qui ne le regarde pas, il est de tous les potins ! *(Skrigneg)*

- **Santes-Katell** [***sanctes Cathell*** 1576] : Sainte-Catherine

**KATOLIK** [ka'to:lig-k] : [***catholic*** 1499] ad. ; Catholique

**Oh ya, un alo(r)en vis(e) laret petramed un dèn pass re katolik** : Oh oui, on disait un « aloren » ou-bien une personne pas très catholique *(Ponvel)*

**KAVALIER** [ka'valjər] : [***caualier*** 1659] n.m. (pl. **-ien** [kava'ljerjən]) ; Cavalier / **KAVALIOURES** [kava'lju:rəz-s] : [***cavaliérés*** 1744] n.f. (pl. **-ed** [kavalju're:zəd-t]) ; Cavalière

**Diskaret nagn an dow gavalier war o venn d'an traoñ** : Ils renversèrent les deux cavaliers qui tombèrent au sol la tête la première *(Poullaouen)* ; **Ha toud an dud hallo mond ba an dañs, n'eus ket emm na kavalioures na kavalier** : Et tout le monde pourra aller dans la danse, ni cavalière ni cavalier n'est nécessaire *(Plourac'h)*

**KAVELL** ['kɑ:(v)əl] : [***cauell*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [ka'vɛlu]) ; Berceau

**Matrehen oan ket deut mad deuh ar c'havell (a-)benn oan komañset d'o(be)r** : Je n'étais peut-être pas bien sorti du berceau quand j'ai commencé à faire *(Plourac'h)* ; **Ar c'ha'ell oa ur gwel(e) d'ar re-vi(he)n ha dindan oa rond ahe ar mo(d)-se da 'uskelled** : Le berceau était un lit pour les petits qui était rond en dessous comme ça pour bercer *(Plonee)* ; **Kar pa larefen dit deus an dañs me a ma komañset da zañsal matrehen deja (a-)benn oan deut maes ma c'havell** : Car pour te parler de la danse moi j'ai commencé à danser peut-être déjà quand je suis sorti de mon berceau *(Plourac'h)* ; **Ha pa vijent tapet deuh ar c'ha(v)ell deuh ar mintin teue ar moged deuh o rewr ken gwleb 'vel vij(e) o rewr ha tomm memes-tra !** : Et lorsqu'on les prenait du berceau le matin, de la fumée s'échappait de leur derrière tellement leur derrière était mouillé et chaud malgré tout *(Skrigneg)*

- **Pell-ka(v)ell** [pɛl'kɑ.jl] : De la balle d'avoine pour paillasses ; **D'ar re-vi(he)n vïe laket un tamm pell-ka'ell ba'r c'ha'ell** ['hɑ.jl] **'e** : On mettait aussi aux petits un peu de balle d'avoine dans le berceau *(Plonee)* ; **Ur wech ar bla vïe laket pell fresk ba'r holvïou, un tamm pell-ka'ell** [pɛl'kɑ.jl] : On mettait de la balle fraîche dans les couettes une foi l'an, un peu de balle d'avoine *(Plonee)*

**KAVERN** ['kɑ:vərn] : [***cauern*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [ka'vɛrnu]) ; Caverne

**Ar re-he vije 'h o(be)r ar làerien ba kavernou, hed ar mor** : Ils faisaient les voleurs dans des cavernes, le long de la mer *(An Uhelgoat)*

**KAVO** [kavo] : n.m. (pl. **-iou** [ka'voju]) ; Caveau (cf. **TOULL**)

**Kalz kavoiou zo brem(añ), brem(añ) vé ket laket kalz ba toull(ou) kin (e)vel vije gwraet a-raog, brem(añ) vé kavoiou 'houzeh a-walc'h** : Il y a maintenant beaucoup de caveaux, on ne met plus beaucoup dans des fosses comme on faisait avant, maintenant il y a les caveaux tu sais bien *(Skrigneg)*

**KAVOUD / KOWED / KÂD** ['kɔw(d-t)] ['kɔwəd-t] [kɑːd-t] : [***caffeut*** 1499 ; ***caffoud*** XVI[e]] vb. ; Trouver

**Kè(v)et labour deuzhtu !** : On a trouvé du travail tout de suite ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ha (e-)skeud kaved un' a gavemp diw ! Ale bon ! Setu mamp gwraet ar jeu** : Et tout en en trouvant une, nous en trouvions deux ! Allez bon ! Nous avions donc fait notre affaire *(Sant-Nigouden)* ; **Hezh vo ka(v)et d'o(be)r un dra menneg gantoñ** : On le trouvera pour en faire quelque chose *(Kleden)* ; **Ah ! Deus pe-lec'h ?! Beñ deus lem a ga(v)on 'naoñ** : Ah ! D'où ?! Ben de là où j'en trouve *(Plourac'h)* ; **Sell mougour nagn ket mann e-bed kin a oa red dê kaoud un dra mennaket d'o(be)r** : Donc puisque qu'ils n'avaient plus rien il leur fallait trouver quelque chose à faire *(Plourac'h)* ; **Kontant on kaoud kêlou deusouti pegur gavon (a)nèi ur plac'h a fesson vad** : Je suis content d'avoir de ses nouvelles, car je trouve que c'est une fille vraiment super *(Plouïe)* ; **Ka(v)et meus ur vàerones, me(d) ne ga(v)on pàeron e-bed** : J'ai trouvé une marraine, mais je ne trouve aucun parrain *(Berrien)* ; **Ha na ka'et un'** : Et il en trouva un *(Berrien)* ; **Ka'et neus un devezh da heul treid ar c'hi** : Il n'a rien fait de sa journée (mot-à-mot : Il a trouvé une journée à suivre les pattes du chien) *(Plouïe)* ; **Daoust hag-eñw ga(v)in den e-bed da bàeron da'm vaotr ?!** : Ne vais-je donc trouver personne pour devenir le parrain de mon garçon ?! *(Berrien)* ; **(A-)benn oa vaet an hucher war i gis ga(v)e ket kin an hent da sortïal deus kêr** : Quand l'huissier revint sur ses pas il ne trouvait plus la route pour sortir du village *(Kleden)* ; **Ha klasket ma ha ka(v)et a meus !** : Et j'avais cherché et j'ai trouvé ! *(Plourac'h)* ; **Ar stumm ma ka'et divalo** : C'est la manière que j'avais trouvée désagréable *(Poullaouen)* ; **Komz Plouïe oa gleet din-me kaoud** : Je devais trouver un mot de Plouyé *(Plouïe)* ; **Ha tokow ar baotred 'h ee ga'n avel, n'oaint ket (e)vid delc'hen (a)nê war o venn, pé vise kawet tokow ba izhpenn dow c'hant metr deus lec'h oaint** : Et les chapeaux des hommes étaient emportés par le vent, ils n'arrivaient pas à les garder sur leur tête, quand on avait trouvé des chapeaux à plus de deux cents mètres du lieu où ils se trouvaient *(Kergrist)* ; **Lamp ba'r forn ahe gavo ket (a)han(o)h !** : Saute dans le four il ne te trouvera pas là ! *(Landelo)* ; **Deuh ar c'hwiled-du ? Deuh ar re-he vé ka'et tro-walc'h é haloup ahe his-se !** : Des cafards ? On en trouve assez là qui grouillent là comme ça ! *(Plouïe)* ; **Ha oant ka'et ba'h an tu-all da Goad-Iles** : Et on les trouva de l'autre côté de Coat-Elez *(Berrien)* ; **Ha pé teuen d'ar gêr gaven ma labour d'o(be)r (a)darre** : Et lorsque je venais à la maison je trouvais encore mon travail à faire *(Plouïe)* ; **Mi gowa din (e)ma klañ(w)** : Je crois qu'il est malade *(Kergrist)* ; **Matrehe gaveint tro-walc'h (a) draou hardi ha pé vé ket kin ba lec'h-all teuient d'ar patates** : Peut-être trouvaient-ils assez de choses, et quand ils n'ont plus ailleurs ils s'attaquaient aux patates *(Plouïe)* ; **(E)n-im ga(v)et oè hezh ga'r gountell-se plantet 'n ih feuskenn** : Il s'était retrouvé avec ce couteau planté dans la fesse *(Kergrist)* ; **Me ga(v)e braw an traou !** : Je trouvais belle les choses ! *(Sant-Wazheg)* ; **Ah ! Ka(v)et meus (a)naoñ ! Ka(v)et meus (a)naoñ !** : Ah ! Je l'ai trouvé ! Je l'ai trouvé ! *(Kleden)* ; **Ha un' oa (e)n-om ga(v)et ur wech ha oa charr voenn ha oa klask labour a-walc'h** : Et un s'était retrouvé une fois et c'était le charroi de foin et il cherchait du travail *(Poullaouen)* ; **Ya, ganimp 'n-om gav se a-wichou heñ** : Oui, parfois il nous arrive ce genre de choses hein *(Ponvel)* ; **Ha peb-hañi gonte gis-se ha glaske un tu da goachiñ, blam da ma c'hoar pass ka(d) 'ha(n)on** : Et chacune contait comme ça et cherchait un endroit pour se cacher, afin que ma sœur ne me trouve pas *(Karnod)* ; **Ka(ss) 'nèoñ ganin-me (an trañch) ! Da lemmañ ga(v)in ket, me(d) matreh(e) un' kozh ga(v)in !** : Je l'apporterai (la houe) ! Je ne trouverai pas pour affûter, mais peut-être trouverai-je une vieille ! *(Plonee)*

- **Be a-neve 'n-om gavet** : Venir d'arriver ; **'Neve 'n-om ga'et oñ ba'r yêr** : Je viens d'arriver à la maison *(Skrigneg)*
- **Dond da gaoud *u(d)b.*** : Venir retrouver *qqn./qqchose* / Venir rejoindre *qqn./qqchose* ; **Deus da ma gaoud** : Viens me trouver *(Plouïe)* ; **Ma keres heus ket (ne)méd dond da gaoud aha(n)on bemnos** : Si ça te dit tu n'as qu'à venir me trouver chaque nuit *(Skrigneg)* ; **Hag e-se pé oa deut pider eur deuh an abard'hê e dad oa deut da gaoud (a)naoñ ha ràe e ugent liur daoñ** : Et donc lorsqu'il fut seize heures, son père vint le trouver et le donna ses vingt francs *(Sant-Hern)* ; **Me vije stad en ennon pé vije küet an alc'ho, pudur teue da ma c'haoud d'ar yêr ha ni bassee an noñs ba'h ar bern-foenn !** : Je me réjouissais lorsque les clefs étaient cachées, puisqu'il venait me rejoindre à la maison et nous passions la nuit dans le tas de foin ! *(Skrigneg)* ; **Ha just dre-lec'h a oa ma douar din, alïes walc'h meus bet gwel(et) 'nê 'tond da ma gaoud ar mo(d)-se gwel(ed) (a)ha(n)on pé vïen 'troïñ-douar pe 'labour(a)d** : Et juste par-là où est ma terre, je les ai vu assez souvent comme ça venant ainsi me trouver, me voir lorsque labourais la terre ou que je travaillais *(Plouïe)* ; **Deus ar manèj tàè ur varr(e)nn-hou(a)rn tew ar mo(d)-s(e) dé ga(v)oud ar c'houfr, ar c'houfr vis(e) amañ hag as(e) oa ur rod vras deus ar c'houfr ha ree d'ar c'houfr troïñ pé droiè ar c'heseg 'ssames ga'r manèj** : Une grosse barre de fer venait comme ça du manège rejoindre le coffre à battre, le coffre était ici et là il y avait une grande roue du coffre qui le faisait tourner lorsque les chevaux tournaient en même temps que le manège *(Karais)*
- **En-om gaoud** : Arriver / Rentrer ; **Labour meus, me(d) 'n-om gaoud a rin** : J'ai du boulot, mais j'arrive *(Skrigneg)* ; **Da bed eur 'n-om gav an treñ ? – Da nav eur ha-kard** : À quelle heure arrive le train ? – À neuf heures et quart *(Skrigneg)* ; **Te zo 'n-om ga(v)et amañ da bed eur deja ? – Da greist-te 'med-kard !** : Tu es arrivé ici à quelle heure déjà ? – À midi moins le quart ! *(Skrigneg)* ; **Me zo barzh Paris 'vi-c'hoazh, me(d) 'benn arc'hoazh 'n-om ga'in ! Ha c'hwi, ba pe-lec'h 'moc'h ?** : Je suis encore à Paris, mais je rentre demain ! Et vous, vous êtes où ? *(Skrigneg)* ; **Pé 'n-om ga(vi) ba'h ar stop a drôi d'an tu-dïou ha goude chomo ur c'hilometr 'benn 'n-om ga(v)i ba Uhelgoat** : Arrivés au stop, vous tournez à droite et après il vous restera un kilomètre avant d'arriver à Huelgoat *(Skrigneg)*
- **En-om gaoud + *(ad. / n.)*** : Devenir + *(ad. / n.)* ; **An dra-he 'n-om gav un abitud** : Ça devient une habitude *(Skrigneg)* ; **Heuget 'n-om ga(v)es vês ket bet pell** : Tu n'es pas long à te retrouver écœuré *(Skrigneg)* ; **An**

**dra-he vije laret blam lod deus ar re-bowr pé 'n-om gavefent penvidig, selle deus ar re-ell deus uhel !** : On disait ça parce que certains pauvres, lorsqu'ils devenaient riches, regardaient les autres de haut ! *(Kergloff)* ; **Pad ar goañw, wichou vé red da lemen ar c'hellid kozh ur wich pe diw pa 'n-om gav re hir** : L'hiver, parfois il faut ôter les vieux germes une ou deux fois quand ils deviennent trop longs *(Skrigneg)* ; **Ar reñ-he 'n-om ga(v)o jintil, p(a) oagn 'h erruet oagn jintil, med goud(e) me oaron ket pe-sort mod (v)o kont !** : Ils deviendront gentils, ils étaient gentils lorsqu'ils étaient arrivés, mais après je ne sais pas comment ça va se passer ! *(Karnod)* ; **Ha oa ket mad reiñ re dê, petramant a 'n-om ga(v)ent re inervet ga'r patates !** : Et il ne fallait pas trop leur en donner, sinon ils devenaient trop énervés à cause des patates ! *(Skrigneg)*

- **En-em gaoud bec'h war'naoñ** : Se trouver en difficulté ; **Hete p(e)-lec'h teuin ahe da son ar c'hloc'h ma (e)n-im gavfe béc'h war'ha'on ?!** : Donc ou viendrai-je ici pour sonner la cloche si je devais me trouver en difficulté ?! *(Berrien)*
- **En-om gaoud ga(d) *ub.*** : Rencontrer *qqn.* / Se (re)trouver avec *qqn.* / Arriver à *qqn.* ; **Erro an nos dija a-benn oa en-om ga(a)et gad un'...** : La nuit était déjà arrivée quand il en rencontra un… *(Berrien)* ; **Ha p(a) oa 'n-om gavet ba'r yêr** : Et quand il se trouva chez lui *(Skrigneg)* ; **Ha oa 'n-om ga'et di-rag toull ar prospital** : Et il se retrouva devant l'entrée du presbytère *(Skrigneg)* ; **Lec'h ma 'n-im gav hemañ** : Là où il se trouve *(Ar Fouillez)* ; **'N-om gavet nant ga un tamm Eñdieñ** : Ils rencontrèrent une espèce d'Indien *(Kleden)* ; **Me oa 'n-om ga'et an dez-all gad Anne-Marie** : L'autre jour j'avais rencontré Anne-Marie *(Skrigneg)* ; **Me ma ket laret dê pet(r)a oa 'n-om ga'et ganin hañ ! Ah nann !** : Je ne leur avais pas dit ce qui m'était arrivé hein ! Ah non ! *(Ponvel)*
- **En-om gaoud klañw** : Tomber malade ; **Ma dad oa 'n-om ga'et klañw** : Mon père tomba malade *(Lokarn)*
- **En-om gaoud *udb.*** : Se changer en *qqchose* ; **Ya neuhe 'n-om gav *un désherbant*** : Oui alors il se change en un désherbant *(Skrigneg)*
- **Kavoud ano ba** : Trouver à redire sur ; **Hou(zh) gev hano ba partoud !** : Elle trouve à redire partout ! *(Laz)* ; **Heñ gev hano ba kement tra zo toud !** : Il trouve à redire sur tout ! *(Laz)* ; **Heñ gev hano ba tou'n traou, heñ gev hano ba'r pezh ron, ron nitra vad (e-)bed 'vidoñ** : Celui-là trouve à redire sur tout, il trouve à redire sur ce que je fais, je ne fais rien de bien pour lui *(Laz)*
- **Kaoud berr e amzer** : Trouver le temps court ; **Med me gave berr ma amzer neuhè é c'hoa(r)i akordeoñ** : Mais je trouvais alors le temps court à jouer de l'accordéon *(Skrigneg)*
- **Kaoud da *ub.*** : Croire que / Se croire / Trouver que ; **A gav dec'h oc'h gwelloc'h (e)vi(d) ar re-all ?!** : Vous croyez que vous êtes meilleur que les autres ?! *(Skrigneg)* ; **Hemañ gav daoñ é-hañw gwelloc'h (e)vid ar re-all** : Il se croit meilleur que les autres *(Plouïe)* ; **Gowe ket daoñ noè bet i gont** : Il ne croyait pas qu'il avait eu son compte *(Kergrist)* ; **Me gav din ma rafen pemp mil lur doc'h, beñ an dra-he zo tro-walc'h...** : Je trouve que si je vous donnai cinq mille francs, ben c'est assez *(Landelo)* ; **Ha Yves, pegur vise mew, a gave daoñ 'h ee ar person da gaoud e wreg** : Et Yves, puisqu'il était saoul, croyait que le recteur allait trouver sa femme *(Lokmarïa)* ; **Kaoud a ra din on gouest da lar doc'h** : Je crois que je suis capable de vous dire *(Landelo)* ; **Kar me gav din zo droug ba'naoñ !** : Car je crois qu'il est en colère ! *(An Uhelgoat)* ; **Ka(v)oud ra din memes-tra** : Je trouve quand-même *(Plouïe)* ; **Ya, a gave dèi** : Oui, ce qu'elle croyait *(Plouïe)* ; **Oh gav ket din !** : Oh je ne crois pas ! *(Berrien)* ; **Kaoud a ra diñ 'h in da brenañ ur ouestad-all c'hoazh !** : Je crois que j'irai encore acheter une autre boîte *(Skrigneg)* ; **Nann-nann ! Me(d) kaoud a ra dê eint digourdïoc'h 'vi(d) ar re-all !** : Non-non ! Mais ils croient qu'ils sont plus dégourdis que les autres ! *(Skrigneg)* ; **Gav ket din zo bet trizeg ar bla-mañ ha gustum be un' ugent hañ** : Je ne crois pas qu'il y ait eu treize cette année alors qu'habituellement il y en a vingt hein *(Karnod)* ; **Ya, se zo kaos oaint laket braw ahe, ga(v)e demp viche bet kiwi** : Oui, c'est pourquoi ils étaient bien mis là, nous pensions qu'il y aurait eu des kiwis *(Skrigneg)* ; **Pé oain bihen ? Te gav dit meus choñj...** : Lorsque j'étais petite ? Tu crois que je me rappelle… *(Lokmarïa)* ; **Oh ma Doue ! Petra gontefen dec'h, gav dec'h ?** : Oh mon Dieu ! Que croyez-vous que je vais vous raconter ? *(Poullaouen)* ; **Med kaoud a ra din na laret oa braw** : Mais je crois qu'elle avait dit que c'était joli *(Skrigneg)* ; **Ah ! Me meus gwelet traou hañ ! Ya, traou ha n'int ket aes... Kaoud a ra din-m(e) la oa dec'h c'hoazh !** : Ah ! Moi j'ai vu des choses hein ! Oui, des trucs pas faciles… J'ai encore l'impression que c'était hier ! *(Ponvel)*
- **Kavoud da + *vb.*** : Trouver de quoi + *vb.* ; **Oh ! Me dap un' beb sul, ar mo(d)-se ga(v)on da regaliñ ma c'hamaraded pa 'h añw d'an ostaliri !** : Oh ! J'en prends un chaque dimanche, ainsi je trouve de quoi payer un coup à mes amis lorsque je vais au bar ! *(Skrigneg)*
- **Kaoud deus *udb.*** : Trouver de *qqchose* ; **Med, ka(v)et mamp dïonte** : Mais nous en avons trouvé *(Kallag)*
- **Kaoud dïaes** : Trouver dur ; **Ha mi ma ka(v)et dï(ae)s !** [di:s] : Et j'avais trouvé dur ! *(Kalaner)*
- **Kaoud e varw** : Trouver la mort ; **Me mije korrijet 'nèi, med me (e)mon ket 'vid kaoud mé marw ! N'on ket 'vid bi lâet ga hi zad ! War-digar(e) voa lesket 'nèi d'o(be)r hi fenn !** : Je l'aurais corrigée, mais je ne veux pas trouver la mort ! Je ne veux pas être tué par son père ! Sous prétexte qu'on ne la laissait faire qu'à sa tête *(Plonee)* ; **'Mon ket 'vid kaoud ma marw war-digar(e) ober vad 'vid lod douzh an dud ahe** : Je ne veux pas trouver la mort sous prétexte de bien faire pour certains là *(Plonee)*
- **Kaoud gwelloc'h** : Préférer ; **Gwelloc'h gavant debiñ plous yac'h (e)vid debiñ foenn fall** : Ils préfèrent manger de la paille saine plutôt que de manger du mauvais foin *(Plouïe)* ; **Ka(v)oud gwelloc'h dond ba korn ar c'houj (e)vid mond ba'n amzer yin, chimudig é** : Préférer aller au coin de la cheminée que par le temps froid, il est frileux *(Laz)* ; **Ka(v)et na gwelloc'h dond amañ** : Il avait préféré venir ici *(Landelo)* ; **Dïaes moned-kuit ha bremañ a gavfent gwelloc'h kaoud o labour war ar plass** : C'est difficile de partir et maintenant ils préfèrent avoir leur travail sur place *(Skrigneg)* ; **Gwelloc'h ga(v)ent kaoud boued (e)vid kaoud labour** : Ils préféraient avoir de la nourriture que du travail *(Poullaouen)* ; **Ma vïeh vàet da-beked ti ma merc'h, mise bet ka(v)et gwelloc'h 'vid 'wel (a)han(o)h 'tond amañ** : Si vous étiez allés jusqu'à chez ma fille, j'aurais préféré plutôt que de vous voir venir ici *(Karais)*
- **Kaoud hir an amzer** : Trouver le temps long ; **Me ga'o hir an amzer !** : Je trouverai le temps long ! *(Plourac'h)* ; **Inouet é an heñi a gav hir an amzer** : Est ennuyé celui qui trouve le temps long *(Plouïe)* ; **Ah ! Me blije ket an dra-he diñ ! Hir a ga(v)en an amzer** : Ah ! Ça ne me plaisait pas ! Je trouvais le temps long *(Skrigneg)*

- **Kaoud koulz + *vb.* evel + *vb.*** : Préférer autant + *vb.* que (de) + *vb.* ; **Hag ar baotred 'hat, ma Doue, ga(v)e koulz chilaou (a)nèoñ (e)vel mond da labourad** : Et les gars, mon Dieu, préféraient autant l'écouter que d'aller travailler *(Landelo)*
- **Kaoud kurïus** : Trouver curieux (-se) ; **Dïaes gaven gwel 'h o(be)r an dra-he med kurïus gaven gwel lar oa moien d'o(be)r traou mod-se deus un aneval** : Je trouvais dur de voir faire ça, mais je trouvais curieux de voir que l'on pouvait faire des choses comme ça à un animal *(Skrigneg)*
- **Kaoud mad *udb.*** : Aimer *qqchose* (manger, boire) / Trouver bon *qqchose* ; **D'ar c'heseg vise rôet, ar re-he gav mad (a)naoñ** : On en donnait aux chevaux, ils l'aiment bien *(Berrien)* ; **N'eint ket gwal vat ! Me ga(v)on ket mad** : Elles ne sont pas terribles ! Je ne trouve pas bon *(Skrigneg)* ; **Houzh gav mad kignen** : Elle aime l'ail *(Plouïe)* ; **Sur na ka(v)et mad (a)nèoñ hat !** : Pour sûr qu'il avait trouvé bon tiens ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ar melved a gav mad 'nê 'è hag ar lapoussed !** : Les limaces aussi les trouvent bonnes (pommes) et les oiseaux ! *(Skrigneg)* ; **Ya-ya, gwelloc'h vegn (a)nê, pugur me gavon ket mad kalz re gwinizh-tu** : Oui-oui, elles sont meilleures puisque moi je ne trouve pas très bon celles au sarrasin *(Skrigneg)* ; **Ya, mad, mad a oaint ! Me ma ka(v)et an dra-he mad 'è** : Oui, bonnes, elles étaient bonnes ! J'avais trouvé ça bon moi aussi *(Skrigneg)* ; **Vé emm da ziwoul petram ga(v)o ket mad** : Il faut faire attention ou-bien il n'aimera pas *(Skrigneg)* ; **Te zeb ar sort-se neuhe ?! - Ya ! Hag a ga(v)on mad 'naoñ c'hoazh !** : Alors toi tu manges ce genre de chose ? – Oui ! Et en plus je trouve ça bon ! *(Skrigneg)* ; **Ah ya ! Hag a ga(v)es ket mad ar laezh-ribout ?** : Ah oui ! Et tu n'aimes pas le lait ribot ? *(Berrien)* ; **Oy ! Me ga(v)e se mad ! Ha rost ha traou ha ris ga'r frwezh, oh ! Traou, med traou simpl !** : Oh ! Je trouvais ça bon ! Et du rôti et tout et du riz avec des fruits, oh ! Des choses, mais des choses simples *(Ponvel)* ; **Hezh gav mad toud pezh vé laket daoñ a-gondissïon a ho kalz !** : Il aime tout ce qu'on lui met à condition qu'il y ait beaucoup ! *(Skrigneg)* ; **Me ga(v)e mad toud ar pezh oa krampouzh ha gatoiou, pugur ga(v)on ket mad ar gwin nag ar jistr, sete an traou-s(e) a ga(v)en mad !** : J'aimais tout ce qui concerne crêpes et gâteaux, puisque je n'aime pas le vin ni le cidre, donc j'aimais ces choses-là ! *(Skrigneg)*
- **Kaoud peuc'h be** : Trouver paisible d'être ; **Lod houllent ket ober kujun hañ, ga(v)e peuc'h be ba'r park** : Certaines ne voulaient pas faire la cuisine hein, trouvait paisible d'être au champ *(Berrien)*
- **Kaoud (*udb.* / *ub.*) + *ad.*** : Trouver (*qqchose* / *qqn.*) + *ad.* ; **Hag ma kaet (a)nèi braw** : Et je l'avais trouvée belle *(Landelo)* ; **Me ga(v)e an traou braw** : Je trouvais les choses belles *(Sant-Wazheg)* ; **Ha beb abard'hê, pa vent à kanañ ahe his-se hag a ga(v)on an dra-he un dra 'bominab klêd ar re-he !** : Et chaque fin d'après-midi, lorsqu'ils chantent là comme ça, je trouve ça formidable de les entendre ! *(Skrigneg)*
- **Mond da gaoud ar medissin** : Aller chez le médecin ; **Gwelloc'h é dit mond da gaoud ar medissin neuhe** : Il vaut mieux que tu ailles chez le médecin *(Skrigneg)* ; **Nin a'h a da gaoud ar medissin da wel deus pe-lec'h teu an dra-he** : Nous allons aller chez le médecin pour voir d'où ça vient *(Plouïe)*
- **Mond da gaoud *ub.*** : Aller (re)trouver *qqn.* ; **Mond a ree da gaoud he zud** : Elle allait rejoindre ses parents *(Plouïe)* ; **Hag an Ankou na gelvet himañ d'ond d'i gaoud** : Et l'Ankou l'appela pour venir le trouver *(Berrien)* ; **Hag e-se oa deut i dad da gaoud anaoñ c'hoazh** : Et donc son père vint encore le trouver *(Sant-Hern)* ; **Ha oa deut d'ar yêr da gaoud e wreg** : Et retourna à la maison rejoindre sa femme *(Skrigneg)* ; **Med mod-all n'eer ket 'ha da gaou(d) ar baotred, oh nann ! Opala !** : Mais autrement on n'allait pas trouver les garçons, oh non ! Hopala ! *(Skrigneg)* ; **Ha d'ar merc'her oa war-lerc'h, neu'n oan aet da gaoud (a)nèeñ** : Et le mercredi qui suivit, alors je partis le trouver *(Kallag)* ; **Ha ni ziskenne toud ar parkeier da zond d'i gaoud ahe** : Et nous descendions tous les champs pour venir le trouver là *(Lokmarïa)* ; **Oh ! Sant-Nikolas ! E(rr)i oun d'hou kaoud, c'hwi gelennefe (a)ha(n)on ha larefe din deus pe-sort micher mond d'o(be)r ?** : Oh ! Saint-Nicolas ! Je suis venu vous trouver, vous pourriez me conseiller et me dire pour quel métier je suis fais ? *(Skrigneg)* ; **Feus kemed mond d'i gaoud ha goull digantoñ ha feus kemed mond benn (d)issadorn ahe, d'ar sadorn an-hin(i) hezh 'n-hini vé ahe his-se** : Tu n'as qu'à aller le trouver et lui demander et tu n'as qu'à aller samedi là, c'est le samedi qu'il est là *(Skrigneg)* ; **Ha pa na gouïet an dra-he oa aet da gaoud hi zad ha na laret daoñ** : Lorsqu'elle sût ça, elle partit trouver son père et lui dit *(Skrigneg)* ; **Laret na d'i vamm neuhe chome ket ga'n (d)e kent(añ) ar bla, pugur 'h ee d'hi c'haoud** : Il avait alors dit à sa mère qu'il ne restait pas au premier de l'an, puisqu'il allait la trouver *(Skrigneg)*
- **Muioc'h evid a gav demp** : Plus qu'on ne le croit ; **Oh ya ! Ha mïoc'h 'vi(d) a gav demp !** : Oh oui ! Et plus qu'on ne le croit ! *(Skrigneg)*
- **Pass 'n-om gaoud d'ober mann e-bed** : Ne rien faire de sa vie ; **Ur seures na laret din un devezh, beñ dale k(et) ar boan diskiñ mann e-bed din pugur mi (e)n-om gachen ket d'o(be)r mann e-bed sur !** : Une bonne sœur me dit un jour, ben que ça ne valait pas la peine de m'apprendre quoi que ce soit puisque je ne ferais jamais rien de ma vie pour sûr ! *(Kallag)*

**KAW** [kaw] : [***caff*** 1464] n.m. ; Cave

**Nin a zoug ar billig elektrik ha vé ket gwraet ahe petramed ba'r c'haw** : Nous portons la billig électrique et on ne fait pas là, ou-bien dans la cave *(Landelo)* ; **Ya, me(d) ped kwech é bet ar c'hloier (o) làer(e)zh gwin ba kaw ar person ?** : Oui, mais combien de fois le bedeau est allé voler du vin dans la cave du recteur ? *(Kleden)* ; **Beuet toud i gaw ! Kemend-all a hlô 'vel oa bet !** : Tout sa cave inondée ! Tellement il y avait eu de pluie ! *(Skrigneg)*

**KAZH** [kɑːz-s] : [***caz*** 1499] n.m. (pl. **kicher** ['kiʃər] **kijer** ['kiːʒər] **keñjer** ['cẽːʒər]) ; Chat **/ KAZHES / KAIES** ['kɑːzəz-s] ['kɑːəz-s] ['kajəz-s] : [***cazés*** 1659] n.f. (pl. **kaïsi** [ka'iːzi]) ; Chatte

**Prest é ar ga'es da flutañ 'darr(e) !** : La chatte est encore prête à mettre bas ! *(Plouïe)* ; **Ur c'hazh evel un toucher-keseg war-gein ur c'hi** : Un chat comme un jockey sur le dos d'un chien *(Poullaouen)* ; **Ar c'hazh oa é vïañwed ahe** : Le chat miaulait là *(Lannedern)* ; **Ar c'hazh na mïañwet dec'h** : Le chat avait miaulé hier *(Lannedern)* ; **Me(d) du-he n'eus kazh e-be(d) ? Ar re-vihen neugn kazh e-be(d) ?** : Mais il n'y a pas de chat chez toi ? Les petits n'ont pas de chat ? *(Skrigneg)* ; **Bet neus dow glodad deja hag a (e)ma à ho(r)tos ur glodad-all, pu(d)ur ar c'hijer né dow-tri glodad ar bla** : Elle a eu déjà deux portées et elle attend une autre portée,

puisque les chats ont deux-trois portées par an *(Skrigneg)* ; **Ar c'hicher bihen vije ganet ba mis-mae, ar re-he a remzent ket, ar re-he na choment ket bew !** : Les petits chats qui naissaient au mois de mai, ils ne survivaient pas, ils ne restaient pas en vie ! *(Skrigneg)* ; **Ya, ur logodenn hag ar muloded oa 'r re-vri-hir, houïet walc'h, ar re-se zebe ket ar c'hazh 'nê !** : Oui, une souris et les mulots étaient ceux au long nez, vous savez bien, ceux-là le chat ne les mangeait pas ! *(Ponvel)* ; **Ha 'benn arc'hoazh a'h añw da reiñ da zibiñ da ma c'hazh, kar kaou(d) a ra diñ é leun ar c'hazh, sete n'oun ket 'vi(d) lesken 'naoñ mo(d)-se** : Et demain je vais donner à manger à mon chat, car je crois qu'il est plein (chatte pleine), je ne peux donc pas le laisser comme ça *(Skrigneg)* ; **Ar c'hazh n'a ket war ar re-s(e)** : Le chat ne les mange pas *(Ponvel)* ; **Ar c'hazh du é an heñi na ur bern moni, ar c'hazh du zigasse moni daoñ, n'ounn ket pe-naos na pe-sort mod** : Le chat noir est celui qui avait énormément de monnaie, le chat noir lui apportait de la monnaie, je ne sais comment ni de quelle manière *(Plouïe)*

- **Debet an tontoñ ga'r c'hazh** : L'affaire a coulé *(Plouïe)*
- **Kazh rouss a blij ar c'hig daoñ** : Roussette aime la viande (sex.) *(Plouïe)*
- **Kanañ evel ur c'hazh bihen** : Chanter comme un petit chat (voix grêle un peu fausse) ; **Te gan 'vel ur c'hazh-pihen** : Tu chantes comme un petit chat *(Plouïe)*
- **Lamp a ra ar c'hazh ba'r gambr** : Le feu crépite bien dans la cheminée (analogie sonore du chat sautant dans une chambre) *(Plouïe)*
- **Ober barlenn d'ar c'hazh / Troiñ ar c'hazh war-boues e lost** : Ne rien glander (faire giron au chat / Tourner le chat par sa queue) ; **Gwelloc'h daoñ troiñ ar c'hazh war-boues e lost** : Il préfère de rien glander *(Plouïe)*
- **Ober e gazh gwléb** : Esquiver hypocritement / Filer en douce par humiliation ou vexation
- **Ur bann'h staot-kazh** : Un verre de pisse de chat (mauvais cidre) ; **Daon ! Hemañ zo blased drol 'ha ! Hemañ zo ur bann'h staot-kazh 'ha !** : Dam ! Il a un drôle de goût ma foi ! C'est un verre de pisse de chat ! *(Skrigneg)*

**KAZH-KOAT** [kɑ̃ːs'kwat] : [***kaz-koat*** 1876] n.m. (pl. **kicher-koat** ['kiʃərkwat]) ; Écureuil

**Gwelet meus ur c'hazh-koat damait** : J'ai vu un écureuil tout à l'heure *(Lannedern)* ; **Ya, ar c'hazh-koat ya** : Oui, l'écureuil oui *(Plouïe)*

**KAZH-PORN** [kas'pɔrn] : [***cars-pren*** 1716] n.m. ; Curette

**Ar c'hazh-porn oa da heurtal ar chouchou ha da chech an ar dreñw ma vïe daw ober** : La curette servait à chasser les souches et de tirer la charrue en arrière si on devait faire *(Berrien)* ; **Paotr ar c'hazh-porn zistouve ket mad toull ar vatezh** : Le gars de la curette ne débouchait pas bien le trou de la chambrière *(An Uhelgoat)*

**KÊ** [kɛː] [cɛː] : base de l'impératif du vb. **MOND** *aller* pour 2[e] pers. sing. & pl. (cf. **KERZHED**)

**Kê da gerc'had ur sailhad-dour 'ta ! Emm meus dour 'ta d'o(be)r kafe !** : Va donc chercher un seau d'eau ! J'ai besoin d'eau pour faire du café ! *(Skrigneg)*

- **Kêh ! / Kèt** ['kɛːx-h] ['kɛt] : Allez ! (zone de tutoiement) / Va ! & Allez ! (zone de vouvoiement) ; **Kêh da hoûd... Kêh da hoûd brom(añ) !** : Allez savoir... Allez savoir maintenant ! *(Lokarn)* ; **Kêh d'en-om chañch ha d'en-om fichañ, (e)n-om lakad braw** : Va te changer et te rendre élégant, te faire beau *(Sant-Hern)* ; **Kèh da hoûd !** : Allez savoir ! *(Kleden)* ; **Kèt d'ar gêr petram veh taolet ba'r mor en-dro !** : Retournez chez vous ou-bien vous serez rejetés à la mer ! *(An Uhelgoat)*
- **Kês !** ['kɛːz-s] : Va ! ; **Kês war'naoñ !** : Sers-toi (à table) *(Plouïe)* ; **Ha kês da gerc'had ar chô brem(añ)** : Et va chercher le cheval maintenant *(Lokmaria)*
- **Kêh !** ['cɛːx-h] imp. : Va-t'en ! (employé pour un chien lorsque prononcé avec violence)

**KÊ** [kɛː] : [vx. br. ***cai*** ; ***quae*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['kɛːu]) ; Quai

**War kê gar Kareis** : Sur le quai de la gare de Carhaix *(An Uhelgoat)* ; **Da gentañ toud voa bet daw tennañ toud ar men-glas a voa 'barzh ha lak anê war ar c'hê !** : Au tout départ il a fallu enlever toutes les ardoises qu'il y avait à l'intérieur et les mettre sur le quai ! *(Pleiben)*

**KEDAL** ['keːdəl] : vb. ; Conseiller

**Kàer pé kedal an dud** : Tu as beau conseiller les gens *(Berrien)*

**KEF** [keːv-f] : [***queff*** 1499] n.m. (pl. **keviou** ['kevju]) ; Bûche / Tronc

**Lak ar c'hef ba'n tan** : Mets la bûche dans le feu *(Plouïe)*

**KEGELL / KIGELL / KEGENN** ['keːgə(l/n)] ['kiːɟəl] : [vx. br. ***coicel*** ; ***queiguel*** 1499] n.f ; Quenouille

✗ *syn.* : ***keuneudenn***

**Hoñzh teue ahe his-se ha hoñzh a nee gwlan ga'r gegenn** : Elle venait là et elle filait de la laine à la quenouille *(Brennilis)*

**KEGIN / KEGEN / KEKEN** ['kɛːgin] ['kɛːgən] ['kɛkɛn] ['kɛɟɛn] : [***quiguin*** 1499] n.f. (pl. **-ed** [kɛ'giːnəd-t] [kɛ'geːnəd-t] [kɛ'keːnəd-t]) ; Geai / fig. Jacassière / Radine

**Treut (e)vel re(w)r ur gegin ba mis c'hwevrer** : Maigre comme le cul d'un geai en février (normalement gros) *(Poullaouen)* ; **Ar gegined a zizreñvel ar loned-all** : Les geais imitent les autres bêtes *(Poullaouen)* ; **Houmañ zo ur gegen !** : C'est une jacassière ! *(Plouïe)* ; **Ya med nim lar ar gegen ya** : Oui, mais nous nous disons « ar gegen »

oui *(Plourac'h)* ; **An neizhou mouilc'hi, drasked ha kegened vije sterd da gaoud** : Les nids de merles, de grives et de geais étaient difficiles à trouver *(An Uhelgoat)* ; **Houzh so ur ge(g)en** : C'est une radine : *(Kleden)*

**KEGINER** [ke'gi:nər] : [***queguiner*** 1499] n.m. (pl. **-ien** [kegi'nerjən]) ; Cuisinier / **KEGINÉRES** [kegi'ne:rəz-s] : [***quegineres*** 1499] n.f. (pl. **-ed** [kegine're:zəd-t]) ; Cuisinière

✗ *syn.* : ***kusunier***

**Hezh so keginer** : Il est cuisinier *(Skrigneg)* ; **Amañ zo keginerésed** : Il y a ici des cuisinières *(Skrigneg)* ; **Ar c'heginerésed oa diw pe deir** : Les cuisinières étaient deux ou trois *(Poullaouen)* ; **Ha pet(r)a 'h out 'ta te ? Ba'r yêr ? Keginer ?** : Et qu'est-ce que tu es toi ? À la maison ? Cuisinier ? *(Skrigneg)*

**KEID** [kɛjd-t] : [***quehit*** 1499] ad. ; Aussi longtemps (que) / Tant (que)

**Keid nomp gall(e)t 'h ober, me(d) goud(e)-se oa digoueet un dra-all** : Tant que nous avons pu faire, mais ensuite il arriva autre chose *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Keid vin krog lak an toas ba'r forn ha bremañ ar mo(d)-se sklêrijenneh traou papred** : Tant que je commencerai à enfourner la pâte et comme ça au moins maintenant vous ferez l'éclairage *(Landelo)* ; **Mond a rin hir-ma-hall, keid vein lesket** : Je continuerai aussi longtemps que je pourrai, tant qu'on me laissera faire *(An Uhelgoat)* ; **Med keid voa bet amzer da lak da gerc'had ar gountell hag toud ar voutik, da droc'hañ ar stoup kuit hag toud an traou...** : Mais pendant tout le temps qu'ils ont mis à aller chercher le couteau, et tout le tintouin, pour enlever l'étoupe et tout... *(Plonee)* ; **Keid vimp (é) hond da dap beb vanne ba'n ostaliri amañ** : Pendant que nous irons boire chacun notre coup au bar ici *(Plonee)* ; **C'hwi ziwallo ar lapoussou bihen keid vin (é) hond ?** : Tu surveilleras les poussins pendant que j'irai *(Landelo)* ; **D'ar marïou-se keid é bet ma bugale ganin-m(e) ba Kemper ba'r skoul, eh beñ me ree moc'h kalz** : C'était ces périodes-là pendant que j'avais mes enfants à l'école à Quimper, eh ben je faisais beaucoup de cochon *(Sant-Wazheg)* ; **Med poent é doc'h chom ba'r gêr, me renk, me mé mïoc'h labour d'o(be)r keit-ha veh 'hond da haloupad da hounid arc'hant** : Mais il est temps que tu restes à la maison, je dois, j'ai plus de travail à faire tant que tu pars courir pour gagner de l'argent *(Kolloreg)*

- **Abowe keid-all zo** : Depuis si longtemps ; **Me meus ket bet klêt se aboea keid-all zo !** : Je n'ai pas entendu ça depuis si longtemps ! *(Skrigneg)* ; **Me(d) aboea zo keid-all zo, Jeanine hag a meump ket joñj kin** : Mais depuis si longtemps, Jeanine, que nous ne nous rappelons plus *(Skrigneg)*
- **Ar c'heid-se** [a'hɛjsə] : Pendant ce temps-là ; **Daon ! N'añw ket 'ha ! Ar c'heid-se ar re-m(añ) zebo toud o vïou !** : Diantre ! Je ne vais pas ! Pendant ce temps-là ils mangeront tous leurs œufs ! *(Skrigneg)*
- **Ha pad keid-se** : Et pendant ce temps-là ; **Ha pad keid-se vise mouchet ar sent, vise vall an amzer ! Vise yin ha-traou ar mo(d)-se** : Et pendant ce temps-là on voilait les saints, le temps était mauvais ! Il faisait froid et des trucs du genre *(Lokarn)*
- **Keid evid** : Autant que ; **Oh ! Oa ket bras, keid 'vid alem(añ) ar his-s(e)** : Oh ! Elle n'était pas grande, aussi grande que d'ici à peu près (cette entrée) *(Laz)*
- **Keit-ha + *vb. koñj.*** : Tant que + *vb. conj.* ; **Keit-ha oah yowank** : Tant que vous étiez jeune *(Berrien)* ; **Keit-ha vijer 'tornañ vije ket 'hlô, ral a vije !** : Il n'y avait pas de pluie tant qu'on battait, c'était rare ! *(Ar Fouillez)* ; **Hezh istribilh deus ar soliou ha keit-ha vije kig a vije kig !** : Suspendu aux poutres et tant qu'il y avait de la viande, il y avait de la viande ! *(Berrien)* ; **Melchen 'h eer da gerc'hed beb mintin keit-ha oa melchen hañ !** : On allait chercher du trèfle chaque matin tant qu'il y avait du trèfle hein ! *(Plouïe)* ; **Dalc'h-mad, keit-ha vïe labour ba'r c'hoat vicheh é chom ba'r loch !** : Toujours, tant qu'il y avait du travail dans le bois, vous habitiez dans la hutte ! *(An Uhelgoat)* ; **Keit-ha vo tud da ziharzh an heñchou ! Me(d) n'o ket 'pad pell !** : Tant qu'il y aura des gens pour défricher les chemins ! Mais ce ne sera pas pendant longtemps ! *(Lannedern)* ; **Keit-ha oan 'hond d'ar skol ma problemou pugur goueèn (e)vel ur pugul bihen** : Tant que j'allais à l'école, j'avais des problèmes puisque je tombais comme un petit enfant *(Kallag)* ; **An dra-he oa passet amzer keit-ha voa bet 'h o(be)r kement-se draou c'hoa(zh), passet un neubeud-mat blaiou** : Il passa du temps pendant qu'il fit tant de choses encore, quelques bonnes années de passées *(Plonee)*
- **Ken uhel ha keid** : Aussi haut que long ; **Deut ur mell-bern plous ken uhel ha keid (u)n dro (a)darre !** : Un énorme tas de paille apparût aussi haut que long une fois encore ! *(Plonee)*
- **Mond keid (a)darre** : Repartir pour un tour ; **Ma vije us(e)t dac'h an tu-raog vije tennet-kuit ha laket an tu-dreñw deus un'-all da ramplassañ 'nê, set(e) ar bragou 'h ee keid (a)darre !** : S'il était usé à l'avant on l'enlevait et on mettait l'arrière d'un autre pour les remplacer, le pantalon repartait pour un tour ! *(Ar Fouillez)*
- **N'eus ket keid-so se** [nøskekɛj'so:zə] : Il n'y a pas si longtemps que ça ; **Hi gwas so marw 'boe pell-zo ha meus gwelet 'nèi ahe n'eus ket keid-so se** : Son mari est mort depuis longtemps et je l'ai vue là il n'y pas si longtemps que ça *(Karnod)*
- **Pad ar c'heid-se** : Pendant ce temps-là ; **Ha pad ar c'heid-se vé ar saout 'h ee da làerezh ha goud(e) vije ur frêadenn pa zigouees ba'r gêr** : Et pendant ce temps-là les vaches allaient voler, ensuite c'était une fessée quand tu arrivais à la maison *(Berrien)*

**KEID-SE** ['kɛjse] : [***queit-se*** 1659] adv. ; *spac.* De cette longueur / Si long / & *temp.* Pendant ce temps-là / Si loin / Si longtemps (que ça) / Tant que ça

◆ De cette longueur ; **Vïe troc'het o lost dê, a-peu-prè keid-se, da hirrañ mo(d)-se !** : On leur coupait la queue, à-peu-près de cette longueur, au plus long comme ça *(Skrigneg)*

◆ Pendant ce temps-là ; **Med keid-s(e), ga'r c'herseg 'n-or labour(a)d oa ket re risk** : Mais pendant ce temps-là, il n'y avait pas trop de risque *(Kleden)*

◆ Si loin ; **N'é ket braw sell(e)d deus keid-s(e) heñ ? Ar loar zo pell heñ ?** : Ce n'est pas facile de regarder de si loin hein ? La lune est loin hein ? *(Kareis)*

◆ Si longtemps (que ça) ; **Oh gast ! Pell é 'ha ! Paotr-powr, me jomein ket keid-se (e)ta ga'r vïou hañ 'ha** : Oh putain ! C'est long quoi ! Mon pauvre moi je ne resterai donc pas si longtemps avec les œufs hein *(Landelo)* ; **An dra-he vije gwraet n'eus ket keid-se zo a-gement vije ket gwraet an dra-he !** : On faisait ça, il n'y a pas si longtemps que ça qu'on ne faisait pas ça ! *(Skrigneg)* ; **Oh na ket ! Pass pad keid-se ! Nann-nann, bremañ bad pelloc'h, med nonn pass kem(ent)-s(e)** : Oh il n'avait pas ! Pas pendant si longtemps ! Non-non, maintenant il dure plus longtemps, mais non pas tant que ça *(Plonee)* ; **Beñ ya ! Pudur vije red daoñ beañ 'lemmen dalc'h-mad 'n-ur valc'hiñ un' ar mod-se pa chom ket lemm keid-se ar valc'h, an dra-he zepand petra droc'he gati** : Ben oui ! Puisqu'il lui fallait constamment aiguiser en fauchant une comme ça vu que la faux ne reste pas aiguisée si longtemps que ça, ça dépend ce qu'il coupait avec *(Skrigneg)*

◆ Tant que ça ; **Kar forz pe-naos, ni n'eemp ket keid-se da haloupad è hag a anvee toud ar re en-dro, 'n-om anveomp !** : Car peu importe comment, nous nous n'allions pas tant que ça courir non-plus et nous connaissions tous ceux des alentours, nous nous connaissions ! *(Skrigneg)*

**KEIN** [kɛjn] : [***cein*** 1220] n.m. (pl. **-ou** ['kɛjnu]) ; Dos / & ad. Distendu (-e) / Bossu (-e)

✗ *m. comp.* : ***gwal-kein, lign-kein, linenn-kein, mell-kein***

**Ur sac'h na vije ket aes war da gein** : Un sac inconfortable sur ton dos *(Plouïe)* ; **Ken lardet 'vel vije vê bet voien da lak ur litrad-dour da jom war e gein** : Il était si engraissé qu'il y aurait eu moyen de faire tenir un litre d'eau sur son dos *(Plouïe)* ; **Ur vantell marc'hadour-saout oa gantoñ war e gein** : Il portait un manteau de marchand de vaches *(An Uhelgoat)* ; **Kein é ar vourell** : La rembourrure est distendue / Il s'est fait péter la panse *(Skrigneg)* ; **Ur juvendrïerenn dindan e gov hag un tosser war e gein** : Une sous-ventrière sous le ventre, et une dossière sur le dos *(Skrigneg)* ; **Ar c'hein an-heñi vije ar gwashañ toud** : C'est pour le dos que c'était le pire de tout *(Plouïe)* ; **Mi 'h ay a-raog hag 'h ay dreñw kein Sant-Nikolas** : J'irai devant et je me placerai derrière Sant-Nikolas *(Skrigneg)* ; **Se zo kaos an touñsseg, pa oa e(rr)o ar gontell 'n i gein a ree « wiiig ! »** : C'est pourquoi le crapaud, lorsque le couteau arriva dans son dos, il fit « wic » *(Skrigneg)* ; **Ha oa daw plegañ ha plegañ ijel hañ ! Ha da gein dape ma'hat ma oa ket mad da gein** : Et il fallait se plier, se plier bas hein ! Et probablement que ton dos attrapait s'il n'était pas bon *(Berrien)* ; **Ma c'hoar na ur pezh tarch ahe his-se war hi c'hein 'è ha ma vije bet war hi vass oa ifamet, houzoh walc'h !** : Ma sœur avait aussi une énorme tache là comme ça sur le dos, si elle l'avait eue sur le visage, elle aurait été défigurée, vous savez bien *(Skrigneg)*

- **A-dreñw e gein** : Dans le dos (derrière le dos) ; **Pugur neus stag(et) i zoworn dreñw i gein** : Puisqu'il s'est attaché les deux mains dans le dos *(Kolloreg)* ; **Heñ blije ket daoñ vije gwraet Cheletenn daoñ ! Gwraet a vije dreñw i gein, me(d) pass fass daoñ !** : Il n'aimait pas qu'on l'appelle « Cheletenn » ! On faisait dans son dos, mais pas face à lui ! *(Skrigneg)*
- **Ba kein** : Au dos (de) ; **Oh gast, ar wentéres oa uvel-mat hañ ! Ha ba kein ar wentéres vise daw pouss an traou barzh** : Oh putain, le tarare était très haut hein ! Et au dos du tarare, il fallait pousser les choses à l'intérieur *(Ponvel)*
- **Chech ar c'harr war e gein** : S'attirer des ennuis *(Plouïe)*
- **Choukata béc'hou traou war e gein** : Transbahuter des charges sur son dos *(Poullaouen)*
- **Deuh kein *ub.*** : Sur le dos de *qqn.* ; **Despugnet Yann ba'r sac'h, lasset ar sac'h ha deuh kein ar meveien** : Yann est ramassé dans le sac, le sac lacé puis sur le dos des domestiques *(Plonee)*
- **Kein an alc'ho** : La tête de clef *(Skrigneg)*
- **Mank a ra daoñ ba i gein** : Il est trop maigre du dos (pas assez musclé) *(Plouïe)*
- **Menotet ba-dreñw e gein** : Menotté dans le dos ; **Un', ale ! Menotet ba-dreñw i gein** : Un, allez ! Menotté dans le dos *(Kleden)*
- **(Mond / Beañ) *udb.* war e gein gantoñ** : Porter *qqchose* sur son dos ; **Da (ho)veled 'nèi, ar re-he vije da-heul ha war o c'hein 'h ee ar morzhol hag an anve gate** : Pour la battre, ils étaient ensuite et ils portaient sur leur dos le marteau et l'enclume *(Berrien)* ; **Daon ! N'añw ket d(a) 'n-om gannañ deuh-ouit 'ha ! Metramant me zivrègo ma dilhad ! (E)ma ma dilhad war da gein !** : Diantre ! Je ne vais pas me battre contre toi ma foi ! Sinon je vais déchirer mes vêtements ! Tu portes mes vêtements ! *(Skrigneg)*
- **Ober ga *udb.* war e gein** : Porter *qqchose* sur son dos ; **Ha renkes o(be)r ga'r sac'h beked dow-tri c'hant metr war da gein, ba un tamm gwinojenn vihen c'hoazh, tou(e)sk an toullou !** : Et tu devais porter le sac sur ton dos jusqu'à deux-trois cents mètres, encore dans un tout petit sentier, parmi les trous ! *(Brennilis)*
- **Poan-gein** : Mal de dos ; **Kar ga'r boan-gein alïes vije ket braw dê** : Car souvent à cause du mal de dos c'était pas cool pour eux *(Plouïe)*
- **Saw-kein** : Répit / Pause (en se redressant) ; **Neuhe vije gwraet ur saw-kein** : Alors on faisait une pause *(An Uhelgoat)*
- **Stag i groc'hen deuh i gein** : Il n'a que la peau sur le dos (m-à-m. attachée sa peau à son dos) *(Ar Fouillez)*
- **Taped *u(d)b.* gantoñ deuh e gein** : Prendre *qqn.* (*qqchose*) sur son dos ; **Ar meveien dap (a)nèoñ gate deuh o gein** : Les valets le prennent sur leur dos *(Plonee)*
- **War-dreus e gein** : En travers du dos ; **Ar mevel taol ar machin war-dreus e gein** : Le valet fout le machin en travers de son dos *(Plonee)*
- **War-gein *ub.*** : Sur le dos de *qqn.* ; **Ur c'hazh evel un toucher-keseg war-gein ur c'hi** : Un chat comme un jockey sur le dos d'un chien *(Poullaouen)* ; **Aseet war-gein ar chô** : Assis à cheval *(Poullaouen)* ; **Yann kuit ga'r marc'h ha war-gein ar marc'h hag er roud, kasset an nen !** : Yann s'en va avec son cheval et à dos de cheval et en route, notre homme conduit ! *(Plonee)* ; **Me zo hond war-gein ar marc'h** : Je vais à dos de cheval *(Plonee)* ; **Eh beñ 'h eemp di dé gass anèoñ ha vïe laket an toas war-gein ar lon-keseg** : Eh ben nous y allions pour l'envoyer et on mettait la pâte sur le dos du cheval *(Sant-Wazheg)* ; **Ha gou(de)-se vïemp 'hond da gerc'h(ad) ar bar(a), dé Bont-Stang, war hon c'hein** : Et nous allions ensuite chercher le pain, à Pont-Stang, (porté) sur le dos *(Sant-Wazheg)* ; **An toas vije laket war-gein ar lon-keseg ! Ba ur sac'h ha' vije 'n toas ba an dow benn deuh**

**ar sac'h ha vije laket war-gein ar lon-keseg** : On mettait la pâte sur le dos du cheval ! Dans un sac et on mettait la pâte dans les deux bouts du sac que l'on mettait sur le dos du cheval *(Skrigneg)*

**KEL** [ke:l] : [***quel*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['ke:lu]) ; Box

**Ba'r c'harrti bras, ene ma zad na gwraet ur c'hel da lak ur wis kozh** : Dans la grande remise, là mon père avait confectionné un box pour mettre la vieille truie *(Ponvel)*

**KÉL / KIL** [ké:l] [ki:l] : [***quehezl*** 1499] n.m. ; Dévolu / Sort

- **Taol kél war *ub.*** : Jeter un sort à *qqn.* / Taper dans l'œil à *qqn.* ; **Taolet na kél war'nê** : Il leur avait tapé dans l'œil *(Poullaouen)* ; **Pe ma'hat oa un diskonter 'taol kil war'ha'on** : Ou c'était probablement un guérisseur me jetant un sort *(Brennilis)*

**KELACHOU** [ke'laʃu] : [***qéhezlaichou*** 1732] n.pl. ; Ragots / Revues

**Lesk ar c'helachou ba du-mañ** : Laisse les revues chez moi *(An Uhelgoat)*

**KELC'H** [kɛlx-h] : [vx. br. ***circhl*** ; ***quelch*** 1499] n.m. (pl. **-iou** ['kɛlhju]) ; Cercle / Halo (lunaire)

**An dud oa ba'r foar oa komañset d'ond en-dro dèoñ, oa ur c'helc'h pell ha toud** : Les gens dans la foire commencèrent à se rassembler autour de lui, un long cercle et tout *(An Uhelgoat)* ; **Ha pé na gwelet ar c'helc'h-tud ar mo(d)-se en-dro** : Et lorsqu'il vit le cercle de gens comme ça autour *(An Uhelgoat)* ; **Pé vé ur c'helc'h tost vé glaw pell hag ur c'helc'h pell vé glaw tost** : Quand un halo (lunaire) est proche la pluie est loin et un halo éloigné la pluie est proche *(Kleden)* ; **An dra-he zo ur form ba'n aer ah(e) gis-s(e), doc'h an dra-se vis(e) gwraet ur c'helc'h, pé vis(e) ar loar : ur c'helc'h tost, an dra-s(e) sinifiè d'ar re-gozh : glaw pell** : C'est une forme dans l'air là comme ça, on appelait ça le halo, lorsqu'il y avait la lune, un halo proche, ça signifiait pour les anciens, la pluie lointaine *(Kleden)* ; **Evid ur c'helc'h pell, glaw tost** : Pour un halo lointain, la pluie proche *(Kleden)*

**KELEN / KER'N** ['ke:lɛn] ['ke.rn] : [vx. br. ***colaenn*** ; ***quelen*** 1443] coll. ; Houx

**Ni reemp ket ga kelen** : Nous n'utilisions pas le houx *(Skrigneg)* ; **Kelen, ya ! Gwraet saout ga'r re-he** : Du houx, oui ! On en faisait des vaches *(Kolloreg)* ; **Ha vé klêt 'è papred war ar gwe-derw bremañ, pugur bremañ zo boulou ru ba'h ar c'her'n hag emaint war ar re-he !** : Et on entend toujours aussi sur les chênes, puisqu'il y a maintenant des boules rouges dans le houx et elles (les abeilles) sont dessus ! *(Skrigneg)* ; **Ha go(ude)-se vïe gwraet ur gêr ha go(ude)-se vïe gwraet parkeier ! Ha n'ouoh ket ga petra reemp ar veuc'h ? Ga kelen !** : Et ensuite on faisait un village et ensuite on faisait des champs ! Et vous ne savez pas avec quoi nous faisions la vache ? Avec du houx ! *(Plonee)* ; **Ya, c'hoa(r)i ti-bihen ha c'hoazh vije tapet ker'n, an deliou d'o(be)r ar saout ! Ar reñ-he vije ar saout ! Hag avalou-pin lakeemp d'o(be)r 'n deñved neuhen 'è** : Oui, jouer à la dînette et de plus on prenait du houx, les feuilles pour faire les vaches ! C'étaient les vaches ! Et nous mettions alors aussi des pommes de pin pour faire les moutons *(Skrigneg)*

**KELENN** ['ke:lən] : [***quelenn*** 1499] vb. ; Conseiller

**Eh ! Hezh a gelenne 'han(ou)t mad !** : Eh ! Il te conseillait bien ! *(Skrigneg)* ; **Daw vé kelenn ar vigwale 'lec'h frêo anê !** : Il faut conseiller les enfants au lieu de les fouetter ! *(Poullaouen)* ; **Oh ! Sant-Nikolas ! E(rr)i oun d'hou kaoud, c'hwi gelennefe (a)ha(n)on ha larefe din deus pe-sort micher mond d'o(be)r ?** : Oh ! Saint-Nicolas ! Je suis venu vous trouver, vous pourriez me conseiller et me dire pour quel métier je suis fais ? *(Skrigneg)* ; **Hañ beñ weles ket ! Neuhe rees torfed e-bed goude làeres an dud, pugur Sant-Nikolas neus kelennet ahan(ou)t !** : Han tu ne vois pas ! Alors tu ne commets aucun méfait en volant les gens, puisque c'est Saint-Nicolas qui t'as conseillé ! *(Skrigneg)*

**KELENNADUREZH** [kelɛna'dy:rəz-s] : [***quellennadurez*** 1632] n.f. ; Conseils pratiques / Enseignements

**Un tad o reiñ kelennadurezh d'i vab** : Un père donnant des conseils pratiques à son fils *(Poullaouen)*

**KELIEN** ['kɛ̀ʎən] ['kɛljɛn] ['kɛjɛn] : [vx. br. ***keleon*** ; ***quelyen*** 1499] coll. (sing. **keliedenn** [kɛ'ʎe:dən] [kɛ'je:dən] [kɛ'lje:dən] sing. pl. **keliedennou** [kɛʎe'dɛnu] [kɛlje'dɛnu] [kɛje'dɛnu]) ; Mouches

**Ah ! Ur lahéres ! Aet ar geliedenn ba an assïed** : Ah ! Une tueuse ! La mouche est partie dans l'assiette (morte) *(Plouïe)* ; **Lavigañ ra e wal ba'n aer (e)vid sec'hañ ar c'helien** : Il manie sa gaule dans les airs pour sécher les mouches (c-à-d. il ne fait rien) *(Poullaouen)* ; **Hag un devezh na gwel(et) un touñseg à tenn i deod hir hag a tap ar geliedenn !** : Et un jour elle vit un crapaud tirant sa langue et attrapant la mouche ! *(Skrigneg)* ; **Oa un nor oa gwraet gad orjel hag a ampeche ar c'he(l)ien hag an treou d'ond, ya da filtrañ ahe his-se** : Il y avait une porte faite de fil qui empêchait les mouches et autres de venir, ou pour filtrer là comme ça *(Ponvel)* ; **Hag é poent din prepariñ un' m(e)nneg da laken ba'r sèr 'è dam d'ar c'heien ha neuhe ar gwesper** : Et il est temps que j'en prépare un pour mettre aussi dans la serre à cause des mouches et alors des guêpes *(Laz)* ; **Deus ar gwlizh, wechou larè-hè « ar c'helien staot », med doc'h an dra-s(e) kontuni ree-hè « amzer brein »** : De la bruine, parfois ils disaient « les mouches pissent », mais ils appelaient ça, continuellement, « temps pourri » *(Kleden)*

**KELIEN-DALL** [kɛʎən'dal] : [***quellyenn dall*** 1732] coll. ; Taons

**KELLID / KILLID** ['kɛlid-t] ['kilid-t] : [***quelid*** 1427] coll. ; Germes

✗ *syn.* : ***poulz***

**Hag ar c'hellid kozh, ma vé re hir é red da lemen 'nê blamed dê da hadvouto c'hoazh** : Et les vieux germes, s'ils sont trop longs, il faut les ôter afin qu'ils regerment à nouveaux *(Skrigneg)* ; **Pad ar goañw, wichou vé red da lemen ar c'hellid kozh ur wich pe diw pa 'n-om gav re hir** : L'hiver, parfois il faut ôter les vieux germes une ou deux fois quand ils deviennent trop longs *(Skrigneg)*

**KELLIDIÑ / KILLIDIÑ** [kɛ'li:di] [ki'li:di] : [***quellidaff*** 1499] vb. ; Germer

✗ *m. dér.* : ***digellidiñ*** ; *syn.* : ***boutañ, diwanañ, eginañ***

**Laket é da batates ganes da gillidiñ ?** : As-tu mis tes patates à germer ? *(Plouïe)* ; **Killidiñ ree ar gwinizh alïes war an horzenn ba ar park, war ar vodenn** : Le blé germait souvent sur la gerbe dans le champ, sur le gerbier *(Plouïe)* ; **Pegur neugn killidet a-bred ba'r bern ba'h an hangar hag a oaint deut da ve gweñwn** : Puisque elles avaient germé tôt dans le tas dans le hangar et elles étaient devenues malléables *(Plouïe)* ; **Da gellidiñ, eo ! An dra-he vé lar(e)t 'è, me(d) pass 'benn vé prest da lakad ar patates ba'h an douar, vé ket lar(e)t kellidiñ : Lar(e)t a vé pa vent ba ar sac'h pe ba ur bessel, « kellidet eint » vïe lar(e)t, sell vije tenn(et) ar c'hellid kuit 'benn dibiñ 'nê** : À germer, si ! On disait ça aussi, mais pas quand les patates étaient prêtes à être mises en terre, on ne dit pas « kellidiñ » : On dit (ça) quand elles sont dans un sac ou dans un récipient, on disait qu'elles étaient « kellidet », on enlevait donc les germes avant de les manger *(Skrigneg)*

**KÊLOU** ['kɛ:lu] : [***quehezlou*** 1499 ; ***quelo*** XVII[e]] n.pl. (pl. indéf. **kêleier** [kɛ'lɛjər]) ; Nouvelles

**Matresse zo ur c'hêlou mad da zivis din** : Peut-être qu'il y a de bonnes nouvelles à m'exposer *(Lokered)* ; **Klêt vije tambourin ar gardian ba'r prajeier oh embann ar c'hêleier neve** : On entendait le tambourin des gardiens dans les prés publiant les nouvelles *(An Uhelgoat)*

- **Kaoud kêlou deus ub** : Avoir des nouvelles de *qqn.* ; **Kontant on kaoud kêlou deusouti pegur gavon (a)nèi ur plac'h a fesson vad** : Je suis content d'avoir de ses nouvelles, car je trouve que c'est une fille vraiment super *(Plouïe)*
- **Roiñ e gêlou** : Donner de ses nouvelles ; **Neus ket rôet e gêlou n'ounn ket ped bla so** : Il n'a pas donné de ses nouvelles depuis je ne sais combien d'années *(Lokered)*

**KELVE** ['kɛlvə] : [vx. br. ***collguid*** ; ***queluez*** 1499] coll. ; Noisetier(s)

- **Koat-kelve** : Du noisetier ; **Kaoud a ra diñ é gad koat-kelve ha' oa kalz aesetoc'h da dreiñ !** : Je crois que c'est avec du noisetier qui était plus facile à tourner ! *(Skrigneg)* ; **Set(u) an hesk vis(e) troc'het bep pla ha sec'het dé lakad war-gourr(e) ar bern voenn ha vise laket kervïou koat neu'n ! Med ar re-s(e) oa koat-kelve** : La laîche était donc coupée chaque année et séchée pour mettre par-dessus le tas de foin et on mettait alors de liens en bois ! C'était du noisetier *(Ponvel)*

**KEMED / KIMED** ['keme(d-t)] ['kime(d-t)] : prép. ; Rien que / Seulement (cf. **NEMED**)

- **Kemeton** [ke'metɔ̃n] **Kemed (aha)naon** [keme'nɑ̃wn] : Que moi ; **Ah ! N'eus kemeton ha m(a) bugal(e) ha n'eus ket bet gwech e-be(d) (ne)me(d) ur familh ba Lokarn** : Ah ! Il n'y a que moi et mes enfants et il n'y a jamais eu qu'une famille à Locarn *(Lokarn)* ; **Med n'eus kemeton ma-hun ar mod-se hag ar rest vé rôet d'ar yir goude** : Mais il n'y a que moi seule comme ça et le restant est donné aux poules après *(Skrigneg)* ; **Hag goullet meus diga Suzanne blam da wel 'hañw vij(e) kemeton a-gement a ouïe ar c'homjennou** : Et j'ai demandé à Suzanne pour voir s'il n'y avait que moi qui connaissais les mots *(Skrigneg)*
- **Kemetout** [ke'metut] : Que toi
- **Kemetoñ** [ke'metɔ̃] **Kemed (a)nèoñ** [keme'nẽw] : Que lui
- **Kemeti** [ke'meti] **Kemed (a)nèi** [keme'nɛj] : Qu'elle
- **Kemetomp** [ke'metɔ̃mp] **Kemed (aha)namp** [keme'nɑ̃m-p] : Que nous ; **Oa kemed (aha)namp ouïemp labour(a)d ga(t)i, ahe oa un taol d(a) dap** : Il n'y avait que nous qui savions travailler avec, il y avait là un coup à prendre *(Speied)* ; **Ni oamp kemetomp (hon)-dow, ma breu(r) ha me ha ma breu(r) oa koshoc'h** : Nous n'étions que nous deux, mon frère et moi et mon frère était plus vieux *(Skrigneg)* ; **Sete ur wech an amzer a teue d'ar gêr memes-tra, me(d) mod-all vij(e) kemetomp hon-dow** : Elle venait donc quand-même de temps en temps à la maison, mais sinon nous n'étions que nous deux *(Skrigneg)*
- **Kemetoc'h** [ke'metɔh] **Kemed (aha)noh** [keme'nɔx-h] : Que vous
- **Kemetè** [ke'metɛ] **Kemed (a)nê** [keme'nɛ:] : Qu'eux (elles)

**Matrehe oa ken med pevar pe bemp** : Il n'y en avait peut-être que quatre ou cinq *(Skrigneg)* ; **Med ma'hat neugn kime ur rumm benvijo anê** : Mais ils n'avaient probablement qu'une seule catégorie d'outils *(Landelo)* ; **...Hag e vise kime an dra-he ganomp** : ... Et on ne parlait que de ça *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Peus kimed digor d'an eur-se** : Tu n'as qu'à ouvrir à cette heure-là *(Landelo)* ; **N'ounn ket pe-lec'h (e)ma ma heñi, heñi ma dud n'é keme(d)...** : Je ne sais pas où est le mien, ce n'est que celui de mes parents... *(Berrien)* ; **Mond a-walc'h rin ma vank kemed an dra-se doc'h vo ur blijadur din** : J'irai volontiers s'il ne vous faut que ça ce sera pour moi un plaisir *(Plonee)* ; **N'eus kemed pa vijer war an droc'héres vijer aseet à charrañ 'nê** : Il n'y a que lorsqu'on était sur la faucheuse que nous étions assis à les conduire (les chevaux) *(Skrigneg)* ; **Me meus ket poan (ne)med ba un troad ha a welc'hin kimed un' 'ha !** : Je n'ai mal qu'à un pied je n'en laverai donc qu'un seul *(Skrigneg)* ; **Beñ daw gwerzh(añ) ma oa kimed an dra-he 'ha** : Ben il fallait vendre s'il n'y avait que ça ma foi *(Berrien)* ; **Ah nañ-nann ! Ree keme an dra-he !** : Ah non-non ! Il ne faisait que ça ! *(Lokmarïa)* ; **Wechou tàè-heñw dé wel (aha)naon ba'r gêr ha gaoseemp kemed ar brezhoneg (aha)namp** : Parfois il venait me voir à la maison et nous ne parlions que breton *(Speied)* ; **Ya, med n'eus kemed dow blant zo ha n'eus kemed un' ken a ra fleur hag e-se ont poazh...** : Oui, mais il n'y a que deux plants et il n'y a qu'un qui fait des fleurs, et donc ils sont cuits... *(Plourac'h)* ; **Kemend so !** : Il y en a tellement ! *(Plourac'h)* ; **Amañ meus ka(v)et (a)nê his-se ! Peus kime sell ! Ha gwel a ri so kalz eskern**

**ahe c'hoazh** : C'est ici que je les ais trouvés ! Tu n'as qu'à regarder ! Et tu verras qu'il y a encore un tas d'os là *(Lokered)* ; **Med ha keme(d) bet gwraet neuhe ! Me meus ket laret dit d'ond amañ ga da veuc'h !** : Mais alors tu n'avais qu'à faire ! Moi je ne t'ai pas dit de venir ici avec ta vache ! *(Skrigneg)* ; **Oh ma Doue ! Ma n'é keme(d) an dra-he é, deus ba'h an ti ha 'h amp da strinkañ hom-dow ! 'H amp d'evañ beb a vann'h !** : Oh mon Dieu ! Si ce n'est que ça, rentre dans la maison, nous allons trinquer tous les deux ! Nous allons boire un coup ! *(Skrigneg)*

**KEMEND-ALL / KEMEND-ELL / KIMEND-ALL** [kɛmɛ(n)'dal] [cɛmɛn'dɛl] [kimɛ(n)'dal] : ad. ; (tout) Autant / Tellement / Pareille chose

**Med kemend-all a dud (e)vel oa amañ 'hi-mañ** : Mais comme il y avait tellement de gens ici-même *(Berrien)* ; **(A)rabad dit hadober kemend-ell !** : Ne refais pas pareille chose ! *(Kergrist)* ; **Pa mamp gwelet (a)nê ha lammad hag a sailhad, ouïent ket war-veteg mond, kemend-all a draou 'vel a oa !** : Quand nous les vîmes sauter et bondir, ils ne savaient pas vers où aller, il y avait tellement de choses ! *(Skrigneg)* ; **Daw o(be)r pe(va)r gilometr a-peu-prè deuh ar mi(n)tin hag kemend-all deus an abard'hê** : Il fallait faire quatre kilomètres à peu près le matin et autant en fin d'après-midi *(Skrigneg)* ; **Person (a) Blevin na laret kimend-all** : Le recteur de Plévin avait dit par ailleurs *(Motre)* ; **Beuet toud i gaw ! Kemend-all a hlô 'vel oa bet !** : Tout sa cave inondée ! Tellement il y avait eu de pluie ! *(Skrigneg)* ; **Kasi-sur (e)mon ma-hun ba'r bed a zo digoueet kemend-all gantoñ** : Je suis sans doute seul au monde à qui c'est arrivé *(Poullaouen)* ; **Holala ! Meus ket bet klêt kemend-ell gwech e-bed !** : Holala ! Je n'ai jamais rien entendu de pareil ! *(Ponvel)*

- ➢ **Biskoazh kemend-all !** ['biskwaz-s kɛmɛ(n)'dal] : C'est pas vrai ! / Jamais vu ça ! / C'est un monde ! / Pas croyable ! ... (mot-à-mot : Jamais autant)**Daon ! Ha hemañ oa ket (a) vrezhoneg kin ?! Biskoazh kemend-all !** : Diantre ! Il ne sait plus le breton ?! Pas croyable ! *(Skrigneg)*
- ➢ **Oh biskoazh kemend-all ! Na biskoazh 'è...** : C'est pas croyable !!! (formule d'insistance) *(Skrigneg)*

**KEMENER** [ke'meːnɛr] : [***quemener*** 1499] n.m. (pl. **-ien** [keme'nɛrjən]) ; Tailleur / & Pholque phalangide (araignée à longues pattes) / **KEMENÉRES** [keme'neːr(ə)z-s] : [***quemeneres*** 1499] n.f. (pl. **-ed** [kemene'reːzəd-t]) ; Couturière

- ◆ Tailleur / Couturier ; **Ur mewel oa ga'r c'hemener** : Le tailleur avait un valet à son service *(Plonee)* ; **Gwech-all voa ur c'hemener oa ha' ree dilhad sur-mesur** : Autrefois il y avait un tailleur qui faisait des vêtements sur-mesure *(Plonee)* ; **Pegur bremañ vé ket kemener kin, med neuhe oa !** : Parce que maintenant il n'y a plus de tailleur, mais alors il y en avait ! *(Plonee)* ; **Ha oa 'h o(be)r pet(r)a ene ? – Daon ! Hoñ(zh) oa kemenér's gwich-all !** : Et qu'est-ce qu'elle y faisait ? – Dam ! Autrefois elle était couturière ! *(Skrigneg)* ; **Tapissou bouret ga gwlan ha vije gwrïet 'e, sete kalz a gemenerésed vije war 'r maes 'h ober an dra-h(e)** : Des couvertures rembourrées de laine que l'on cousait également, beaucoup de couturières faisaient donc ça à la campagne *(Ar Fouillez)* ; **An eskob noa c'hoant da gaoud ur bragou 'e ga'r c'hemener, pegur heñw voa ur c'hemener mad a oa ha' ree dilhad mad ha dilhad sur-mesur, re vraw** : L'évêque désirait également un pantalon fait par le tailleur, parce que c'était un bon tailleur qui faisait de bons vêtements, des vêtements sur mesures, des plus beaux *(Plonee)* ; **Va mamm din-me oa kemenéres, sete vije gwraet brageier 3/4 din d'ond d'ar skol, mod-all vije louset-toud deus tu an traoñ, sete vije kime(d) pri-toud** : Ma mère à moi était couturière, on me faisait donc des pantalons 3/4 pour aller à l'école, sinon le bas était complètement sali, il n'y avait donc que de la boue *(Ar Fouillez)*
- ◆ Pholque phalangide ; **Deut zo ur c'hemener ba'n ti** : Une araignée est rentrée dans la maison *(Plouïe)* ; **Bet meus bet gwel(et) 'nê 'h o(be)r se, 'hond 'souïss a-dreñw 'è, 'vel lær(e)s, ga ur c'hemener pe un tamm buzhugenn pe un dra m(e)nnag, buzhig bihen ah(e) meus bet gwel(et) 'nê 'sklejañ !** : Je les ai aussi vus faire ça, avancer à reculons, comme tu dis, avec une araignée ou petit ver de terre ou quelque chose, je les ai vus traîner là des petits vers ! *(Skrigneg)*

**KEMENT** ['kɛmɛn(d-t)] ['kɛmɛ(n)d-t] : [vx. br. ***cement*** ; ***quement*** 1499] ad. ; Tant / en fin de phrase ; Autant

**Dihan(et) na da iviñ laezh, soufr ket kement** : Il avait arrêté de boire du lait, il ne souffre plus autant *(Skrigneg)* ; **Ma pije sentet deuh-ougn a pije destumet kement a zañne eveld a na ar roue i-hun !** : Si tu m'avais obéi, tu aurais amassé autant de biens que n'en avait le roi lui-même ! *(Berrien)* ; **Kig-yir ha gwin mad ha kement sort oa toud** : De la viande de volaille et du bon vin, il y avait de tout *(An Uhelgoat)* ; **Gwech-ell 'h êmp barzh keme(n)t ti zo toud** : Autrefois nous allions dans autant de maisons qu'il y avait *(Kalaner)* ; **Med bïer, nin a ree bïer (iv)e hag ba'r bïer vise deja kemed deugreiou barzh, kemend alkol barzh (e)vel ba'r gwin** : Mais de la bière, nous faisions aussi de la bière, et la bière contient déjà autant de degrés, autant d'alcool que dans le vin *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Disket na kajimant kement 'n-ur zibiñ i goan 'vel a ziske ba'h ar skol mod-all pugur na ket kaoseet (ne)med brezhoneg deusoutoñ !** : Il avait quasiment appris autant en mangeant son souper qu'à l'école sinon puisqu'il ne lui avait parlé que breton ! *(Skrigneg)*

- ➢ **Ba kement *n.* zo toud** : Dans quelque + *n.* que ce soit ; **Ba keme(n)t kêr oa toud oa un' bennaket, ka(ji)mant-sur mïoc'h penvidig 'vid ar re-all ha' na liñseniou espress 'vi(d) an dra-he ! Ga dantelezh ha-traou hag a breste d'ar re-gêr pé vije un' marw** : Dans quelque village que ce soit il y avait quelqu'un, très certainement plus riche que les autres, qui avait des draps exprès pour ça ! Avec dentelles et tout, il prêtait aux villageois lorsqu'il y avait un mort *(Berrien)* ; **Ya ha goude vije ur plac'h ha neuhe oa ba keme(n)t parrous oa toud oa tud gis-se, teue da lared ar pater !** : Oui et après il y avait une femme, c'était alors dans quelque commune que ce soit comme ça, qui venait dire la prière ! *(Berrien)*
- ➢ **Digoueo kemend-all ga** : Arriver pareille chose à ; **Ar wich kentañ deuh ma buhe ha digoueet kemend-all ganiñ...** : C'est la première fois de ma vie qu'il m'est arrivé pareille chose... *(Skrigneg)*
- ➢ **Kemend-all a draou 'vel zo** : Tellement il y a de choses ; **Oh ma Doue ! Ni zo bet pell ba'h ar vagajin ! 'Zhpenn un eur, pudur oagn ket kap da choaj, kemend-all a draou 'vel a oa !** : Oh mon Dieu ! Nous sommes restés longtemps dans le magasin ! Plus d'une heure, puisqu'ils étaient incapables de choisir, tellement il y avait de choses ! *(Skrigneg)*

➢ **Kemend-all + n.pl.** : Tant de + n.pl. ; **Ha kemend draou voa da-heul ha kemend-all owr voa da-heul** : Et tant de choses les suivaient, et tant d'or à la suite *(Plonee)*

➢ **Kement-ha** ['kɛ̃mta] : Histoire de / Pour ce qui est de ; **Me(d) kem't-ha lared pe-naos oa divennet an traou deuh-ouemp** : Mais histoire de dire à quel point les choses nous étaient défendues *(Skrigneg)* ; **Ar vamm-gozh am(añ), ma nije prenet, a nije pêe(t) un tamm ar mis, kem't-ha be sur !** : Ici la grand-mère, si elle avait acheté, elle aurait payé un peu par mois, histoire d'être sûre ! *(Skrigneg)* ; **Vije bervet dour ha laket 'è ur bann'h-lambig wichou barzh kement-ha netaad da hoûg ha mel vije debet 'è** : On bouillait de l'eau et on y mettait aussi parfois un peu de lambig histoire de te nettoyer la gorge et on mangeait également du miel *(Skrigneg)*

➢ **Kement-ha-kement** : Tant que tant ; **Bremañ vijen barreg da c'hoa(r)i ba'n dour kement-ha-kement** : J'étais maintenant paré pour jouer dans l'eau tant que tant *(An Uhelgoat)*

➢ **Kement-ha ma + *vb. koñj.*** : Autant que + *vb. conj.* ; **Ha blej 'ha ! 'Kem't-ha ma-kari, p(a) é leun da gov brem(añ) !** : Chiale autant que tu voudras, vu que maintenant tu as le ventre plein ! *(Skrigneg)*

➢ **Kement-ha + *pron. pers.*** : Autant que + *pron. pers.* ; **Hag ar person ouïe kement-ha te 'è, goude goaches deusoutoñ** : Et le prêtre en savait aussi autant que toi, bien que tu lui cachasses *(Skrigneg)*

➢ **Kement hini zo anê** : Tous autant qu'ils sont (/ toutes autant qu'elles sont) ; **Me oan ket dougéres ! Ha toud ar re-all a oa prest da zoiñ ! Kement hi(ni) zo 'nê ! Eh ya... Ha pet(r)a neuhe ?!** : Je n'étais pas enceinte ! Et toutes les autres étaient prêtes à pondre ! Toutes autant qu'elles sont ! Eh oui… Eh alors quoi ?! *(Skrigneg)*

➢ **Kement-se** [kɛ'mɛse] **(a)** : Tant que ça (de) / De tant / Tellement ; **Ma zo keme'-se a bréss...** : S'il y a tant que ça d'empressement… *(Berrien)* ; **Keme'-se vije, gav dit ?** : Il y en avait tant que ça, tu crois ? *(Skrigneg)* ; **Traou ? Ah ! Kemen(t)-se vo (v)o disket müoc'h** : Des trucs ? Ah ! Il y en aura tellement qu'on apprendra plus *(Ponvel)* ; **Diwall, kar hem(añ) é ma heñi ha keme(nt)-s(e) so barzh !** : Attention, car c'est le mien et il y a tant à l'intérieur ! *(Karnod)* ; **Beñ sur a-walc'h oa-hañw uvel mat benn mond dreist ar gwe keme'-se** : Ben il devait sûrement être très haut avant d'aller tant que ça par-dessus les arbres *(Landelo)* ; **N'é ket drol oc'h keme'-se re din** : Ce n'est pas étonnant que vous me dépassiez de tant *(Poullaouen)* ; **Me welon ket (a)nèi keme'-se** : Je ne la vois pas tant que ça *(Berrien)* ; **Pass keme'-se papred** : Pas tant que ça en tout cas *(Pleiben)* ; **Ar re teue da wel aha(n)on n'eus keme'-se kén med ar re-he gaoseent kemed galleg, sete ar brezhoneg zo aet (he)biou** : Il n'y a plus tant que ça de ceux qui venaient me voir, mais ils ne parlent que français, le breton est passé à l'as *(Berrien)* ; **Vij(e) ket gwraet kemen(t)-se (a) c'hoarïou 'ha** : On ne faisait pas tant que ça de jeux ma foi *(Skrigneg)* ; **Oa ket kemen(t)-se (a) goajou** : Il n'y avait pas tant que ça de bois *(Skrigneg)* ; **Me n'on ket klask kement-se labour 'e !** : Moi je ne cherche pas non-plus tant que ça de travail ! *(Plourac'h)* ; **Mamp ket kement-se amzer da c'hoa(r)i heñ, bugal(e)** : Nous n'avions pas tellement de temps pour jouer hein, enfants *(Skrigneg)* ; **An dra-he n'é ket kalz tra kement-se ?!** : Ce n'est pas grand-chose tout ça *(Lokered)* ; **Ha mé poan kaoud o greun heñ ha vé ket ka(ve)t keme(nt)-se deus ar re-he kin !** : Et j'ai du mal à obtenir leurs graines hein et on n'en trouve plus tant que ça ! *(Skrigneg)* ; **Hag a zo keme(nt)-se ?!** : Il y en a tant que ça ?! *(Skrigneg)* ; **An dud ne ouïent ket keme(nt)-se a halleg d'ar mar(e)-se** : Les gens ne savaient pas tant que ça de français à cette époque *(Skrigneg)*

➢ **Kement sort zo toud** : Absolument tout ce qu'il y a ; **Gwich-all a c'hoarïe ar vugale ga kement sort a oa toud war an dou(a)r ha lec'h bremañ sell ket 'r vugale deus traou mo(d)-se kin !** : Autrefois les enfants jouaient avec absolument tout ce qu'il y avait sur terre alors que de nos jours, les enfants ne regardent plus ce genre de choses *(Skrigneg)*

**KEMER / KEMERED / KOMER / KOMÈRED** ['kemɛr] ['kɛ̃mər] [ke'meːrəd-t] ['koːmər] [ko'mɛːrəd-t] : [***quempret*** 1499 ; ***quemeret*** 1530] vb. ; Prendre

✗ *m. dér.* : ***digemer, hadkemer***

**Del ! Kemer hezh** : Tiens ! Prends-le *(Plonee)* ; **An dra-he zo din, me rà doc'h : kemer, kemer !** : C'est à moi, je te l'offre : Prends, prends ! *(Sant-Wazheg)* ; **Te gemer ar re blij dit** : Tu prends ceux qui te plaisent *(Berrien)* ; **Hezh a gemer an traou evel a teu** : Il prend les choses comme elles viennent *(Plouïe)* ; **Kemer(e)t vije soeñgn deuh ar c'heseg !** : On prenait soin des chevaux ! *(Skrigneg)* ; **Pegur vise gwraet ar gwin ga rêjin ha' gemeremp ga'r marc'hadour** : Puisque on faisait du vin à partir du raisin que l'on prenait du marchant *(Ar C'hastell-Ne)* ; **A-wechou ma lakes ar brabañ da gemered re vise bras ar boem** : Des fois si tu fais trop prendre le brabant le sillon était trop grand *(Plouïe)* ; **Ur wech ma kemeret kachedou da ve trankil un tamm hag avañsen ket** : Une fois j'avais pris des cachets pour être un peu tranquille et je n'avançais pas *(Plouïe)* ; **Ar re-he oa deuet ahe toud ha' na bet kemeret tïer ahe ha' jome ahe ba'r plass** : Ils étaient tous venus là, avaient pris des maisons là et restait sur place *(Brennilis)* ; **Ur marc'hadour bassee, bassee beb si(zhu)n neuhe, ur c'homersant hag hezh gemere amann me gemere ar vïou ha ree komers !** : Un marchant passait, il passait alors chaque semaine, un commerçant quoi et il prenait du beurre je prenais les œufs, il faisait du commerce ! *(Berrien)* ; **Ha da roiñ d'an hini nije plijet dê, neu'n d'ar re vise aet gate, ar re nisent kemeret** : Et à donner à celui qui leur aurait plu, alors à ceux avec qui elles iraient, ceux qu'elles prendraient *(Plonee)* ; **Pugur ma komer(et) ma goñvers ahe ar bla mil naw-c'hant pe(va)r ha pe(va)r-ugent** : Puisque j'ai pris mon commerce là en 1984 *(Plourac'h)* ; **Kemer merc'h-vihen, me rà doc'h ! Kemer ha leuniet ho towlagad hag ho kalon** : Prends mon enfant, je te l'offre ! Prends et remplis tes yeux et ton cœur *(Sant-Wazheg)* ; **Mamm ha ma zad na komeret un tamm douar ahe gis-se ha vijen gante gis-se 'telc'hen-douar** : Ma mère et mon père prirent un petit bout de terre là comme ça et je fus avec eux comme ça à tenir la terre *(Kallag)* ; **Pé oamp 'komèred an hanter deus ar feurm, oamp komañs(e)t d'o(be)r ar moc'h, moc'h bihen, gwijed** : Lorsque nous prîmes la moitié de la ferme, nous commençâmes à faire des cochons, des petits cochons, des truies *(Lokarn)* ; **Ha na goull diga'n otro 'hañw vïe kemeret (iv)è da labourad** : Et il demanda au monsieur s'il pouvait aussi le prendre pour travailler *(Landelo)* ; **Ha sete ni gemere ar bleud, bleud-kerc'h** : Et donc nous prenions de la farine, de la farine d'avoine *(Pleiben)* ; **Me, krog ba'r gijou, leuske (a)nèi da gemer an drot** : Moi, tenant les guides, je la laissais prendre le trot *(An Uhelgoat)* ; **Bon 'ha ! Ni p(a) oa 'n-om ga(v)et, m(a)**

**haotr-kaezh, oa laket ba'h ar sal vraw ene, paotr-kaezh, deut ur bleumpenn da servijiñ 'ha(no)mp da houll diganemp petra gemerchomp** : Bon ma foi ! Nous, lorsqu'on se retrouva, mon pauvre, nous fîmes placées dans la belle salle là, mon pauvre, une belle femme pour nous servir et nous demander ce que nous prendrions *(Skrigneg)*

- **En-om gemer** : S'y prendre ; **Neus ket ordremmes 'bed ! Oar ket 'n-im gemer !** : Il ne sait pas du tout s'y prendre ! Il ne sait pas s'y prendre ! *(Plonee)*
- **Kemer amzer** : Prendre du temps ; **Red oa demp komèr(ed) un tamm amzer pé visent ket ahe gis-se** : Il nous fallait prendre un peu de temps lorsqu'ils n'étaient pas là *(Karnod)* ; **Amañ vé daw mond pell d'ober an traou ! Ha toud an dra-he a gemer amzer...** : Ici il faut aller loin pour faire des choses ! Et tout ça prend du temps... *(Lannedern)*
- **Kemer an holen mad** : Bien s'imprégner du sel ; **Goude ar gostïennou neuhe, ur wech nïent kemeret an holen mad, vijent sa(v)et ha staget distribilh deus ar soliou ha goud(e) pa 'h ees d'o(be)r soubenn pe d'o(be)r patates, beñ vije trañchet un tamm** : Alors après les flancs, dès qu'ils s'étaient bien imprégnés de sel, on les levait et les attachait en suspens au plafond et après lorsque tu allais faire de la soupe ou faire des patates, ben tu tranchais un bout *(Berrien)*
- **Kemer ar form** : Prendre la forme ; **Sete neuhe goude hi gemere ar form** : Donc alors après elle prenait la forme *(Skrigneg)*
- **Kemer ar moged** : Absorber la fumée ; **Ar silzig neuhe a gemer ar moged ha re-founnus** : Les saucisses absorbent alors la fumée trop rapidement *(Kolloreg)*
- **Kemer e feurm war-lerc'h e dud** : Reprendre la ferme des parents ; **Tud ha' gemer o feurm war-lerc'h o dud** : Des gens qui reprennent la ferme de leurs parents *(Plouïe)* ; **E baotr neus kemeret ar feurm da-houde** : Par la suite son garçon a pris la ferme *(Plouïe)*
- **Kemer e lañs** : Prendre son élan ; **Ar C'hernevad na kemeret e lañs** : Le Cornouaillais avait pris son élan *(An Uhelgoat)*
- **Kemer faot ba *ub.*** : Prendre *qqn.* en faute / Critiquer *qqn.* ; **Kemeret vije faot en enni un tamm** : On la critiquait un peu *(Skrigneg)* ; **Plij a ra daoñ kemer faot ba'r re-all** : Il aime bien critiquer les autres *(Plouïe)*
- **Kemer poan (ba / ga)** : Se donner du mal (dans / avec) ; **Kemer a res poan ganen-me** : Tu te donnes du mal avec moi *(Plouïe)* ; **Neuhe vije poan ga'n ed ha kemer poan ba traou toud ! Oh ya ! N'é ket un tamm bihen c'hoazh !** : Alors on peinait avec le blé et on se donnait du mal dans tout ! Oh oui ! Et ce n'est pas qu'un peu encore ! *(Berrien)*
- **Kemer roulamant** : Intégrer le roulement ; **Pugur ahe oc'h lojet ha maget, set' labour sur ken peus gall(et) kemer roulamant kea !** : Puisque là vous êtes logés et nourris, donc du travail sûr jusqu'à ce que tu intègres le roulement n'est-ce pas ! *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Kemer sirkoñstañsou** : Agir avec circonspection ; **Ahe neus ket kemeret sirkoñstañsou hañ !** : Là il n'avait pas agi avec circonspection hein ! *(Skrigneg)*
- **Kemer *udb.* in gle** : Prendre *qqchose* à crédit ; **Sell na bet chañch da bêo i blass ar mo(d)-se, pa(n)ver da se na ket aes 'è, pugur heñ oa na kemeret hezh in gle 'è** : Il avait donc eu la chance de payer ainsi sa place, sans quoi il n'avait pas non-plus de moyens, puisque c'était lui qui l'avait aussi prise à crédit *(Skrigneg)*

**KEMMESK** ['kɛmesk] ['cɛmes] : [***quemesq*** 1557] ad. ; Confondu (-e)

**Oh ! Ar bla-m(añ) zo da'nê tieñ ! Ged(o)n ! Ba-am(añ) weler kemmes(k)** ['cɛmes] **ar park wechou, vé daw sevel a-bred da 'r mintin** : Oh ! Tiens y en a cette année ! Des lièvres ! Ici on en voit parfois confondu dans les champs, il faut se lever tôt le matin *(Speied)*

**KEMMESKAÑ** [kɛ'meskə] : [***quemesq*** 1499 ; ***qemesqa*** 1732] vb. ; (se) Confondre

**Setu tou'n dud oa kemmesket, strafuilhet-toud éh essêo goûd pessa mod** : Les gens étaient donc confus, très troublés en essayant de savoir de quelle manière *(An Uhelgoat)*

**KEMPENN** ['kɛmpɛn] ['kɛ̃.pən] : [***quempenn*** XVI[e]] vb. ; Arranger / Nettoyer / Ordonner (mettre de l'ordre) (cf. **NETAAD**)

**Ha bremañ é din da gempenn** ['gɛ̃.pən] **!** : Et c'est maintenant à moi de nettoyer ! *(Plouïe)* ; **Ar re-he oa ket voien da gempenn 'nê** : On ne pouvait pas les nettoyer *(Plonee)* ; **Ar vamm deuh ar mintin, kempennet toud he stal gati** : La mère le matin, toute sa boutique mise en ordre *(Lannedern)* ; **Yeot pé vije deus ar re-mañ vije da c'hwénn (a)nê, houzoc'h walc'h, kempenn (a)nê** : L'herbe, lorsqu'il y en avait, il fallait la sarcler, vous savez bien, les nettoyer *(Plouïe)* ; **Pé oa digoueet ba(r)zh kêr goude oa toud ar merc'hed 'essêiñ kempenn 'nèoñ un tamm bihen** : Après lorsqu'il arriva au village, toutes les femmes essayaient de le nettoyer un petit peu *(Brennilis)* ; **Ar re-he so tud ha' gempenn ar stêriou ha tud ha lared 'o nessesser ekonomis(añ) an dour, lar n'é ket possubl delc'hen da zismantr(añ) an dou(a)r war ar blavejou teuy** : Ce sont des gens et qui nettoient les rivières et des gens qui disent qu'il sera nécessaire d'économiser l'eau, qu'il n'est pas possible de continuer à ruiner la terre pour les années qui viennent *(Poullaouen)* ; **Vïe kempennet an oaled pé v(o)a echüet an dei hag lec'h viche ràet un taol baleñn war an oaled, prop hag a vije lakeet toas !** : On nettoyait l'âtre lorsque la journée était finie et là où on donnait un coup de balai sur l'âtre, proprement et on mettait de la pâte ! *(Pleiben)* ; **Me meus kempennet ar gwer deus ar prenessou, lugerniñ ragn** : J'ai nettoyé les carreaux des fenêtres, ils luisent *(Plouïe)* ; **Riñset ha kempennet an diw hreñch** : Les deux granges vidées et nettoyées *(An Uhelgoat)* ; **Job Lagadeg oa bet (a)ssam(es) ga Pier-Louis 'kempenn hi cher(di)n da Soaz vihen ba Kareis ahe** : Job Lagadeg était avec Pierre-Louis en train de nettoyer le jardin de petite Soaz, là à Carhaix *(Plouïe)* ; **An destumachou vije lakeet ba'r mekanik, vije trôet mod-se ga'n dorn hag ar *vannette* gempenne, ar greun jomeè barzh hag ar pellachou yee-kuit** : On mettait les collectes dans la mécanique, on tournait comme ça à la main et la vannette ordonnait, le grain restait à l'intérieur et la balle sortait *(Pleiben)* ; **Amañ vise gwraet ga'r valz 'e, 'h o(be)r ar gwajeier, dé**

**gempenn (a)nê, ga'r valz oun bet 'h o(be)r ha ma vis(e) daw o(be)r un' oa ur leñwn neu'n ha gwraet ga un tr(o)ad 'è, dé droc'h(añ)** : Ici on faisait aussi à la faucille, faire les rigoles, pour les arranger, j'ai eu fait à la faucille et s'il fallait en faire une, il y avait alors une lame munis d'un manche également (la hache à pré), pour couper *(Kergloff)*

- **Vagod-kempenn** : (du) Fagot bien arrangé ; **Pezh oa, amañ ma zad na bet disket 'ha(n)on d'o(be)r ar vagod ha mim reemp ket traou, vije gwraet vagod-kempenn** : En fait, ici mon père m'a appris à faire les fagots et nous ne faisions pas, on faisait du fagot bien arrangé *(Pluskelleg)* ; **Ar vagod-kempenn, 'n (hi)ni a ree ar vagod, ah beñ vije difer's : Lod a ree anê vorz pe-naos hag a lod-all neuhe, ga o chelp, a lake ar reñ-he plén ha sterdañ 'nê ha o(be)r 'nê kempenn !** : Le fagot bien arrangé, celui qui faisait le fagot, eh ben il y avait des différences : Certains les faisaient n'importe comment et d'autres alors, munis de leur serpe, les faisaient unis et les serraient pour bien les faire proprement ! *(Skrigneg)*

**KEN / KER** [ken] [kɛr] : [***quen*** 1499] ad. ; Aussi / Si

**Kontant oa ken a oa !** : Il était tellement contant ! *(Skrigneg)* ; **N'eer ket ker vounnus 'vel breum(añ)** : On n'allait pas aussi vite que de nos jours *(An Uhelgoat)* ; **Ken lardet 'vel vije vê bet voien da lak ur litrad-dour da jom war e gein** : Il était si engraissé qu'il y aurait eu moyen de faire tenir un litre d'eau sur son dos *(Plouïe)* ; **Ken kreñw eveld'hañw deja a-walc'h** : Aussi fort que lui pour ainsi dire *(Landelo)* ; **Me ma ur c'hoar ha oa c'hwec'h la koshoc'h (e)vitoun, sè ha hoñzh 'è oa e(rr)o deja plac'h yowank, med me oa ket ker, (ne)med mouss paotr-powr !** : J'avais une sœur qui était de six ans mon aînée, et donc elle était presque déjà une jeune femme, mais pas moi, je n'étais qu'un môme mon pauvre ! *(Ponvel)* ; **Toud an dud n'eint ket ker koant an eil hag egile** : Tout le monde n'est pas aussi beau l'un que l'autre *(Plouïe)* ; **Ker neubeud a vé kaoseet brezhoneg bremañ** : On parle si peu breton de nos jours *(Plouïe)* ; **Gwel a-walc'h a ret powr-kaezh Yann me zo ken powr (e)veldoc'h** : Vous voyer bien mon pauvre Yann je suis aussi pauvre que vous *(Landelo)* ; **Me(d) 'hond da be-lec'h (e)moc'h ken fiched ha ken braw, d'an eur-mañ ?** : Mais où vas-tu si élégant et si beau, à cette heure-ci ? *(Sant-Hern)* ; **Oh n'é ket daw mond ker mew !** : Oh ce n'est pas obligé de tant se saouler ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **N'é ket ken kozh, pugur oa deut un trakteur da Balae e-gis-se** : Ce n'est pas si vieux, puisqu'un tracteur vint à Palae comme ça *(Speied)* ; **Ya, dow ya, ken hir hag an daol am(añ)-gi-m(añ) hag vïe laket an diw billig** : Oui, deux oui, aussi longs que la table ici et on mettait les deux billigs *(Sant-Wazheg)* ; **Setu lare d'i vamm neuhe a oa trist memes-tra lar na kemeret un'-all da ramplassiñ 'naoñ ken buan 'ta !** : Il dit donc alors à sa mère que c'était quand-même triste qu'elle eut pris un autre pour le remplacer si vite ! *(Skrigneg)* ; **Ar merc'hed vé ken mew hag ar baotred ! Evañ rent kement 'ha, n'eint ket gwelloc'h 'è** : Les filles sont si saoules que les garçons ! Elles boivent autant ma foi, elles ne sont pas mieux non-plus *(Skrigneg)* ; **Ha kajimant ken mew ar merc'hed 'vel ar baotred ! Fumiñ ha eviñ ! – Daon ! Memes-mod é** : Et les filles quasiment aussi saoules que les garçons ! Fumer et boire ! – Dam ! C'est la même ! *(Skrigneg)*

- **Ken + *ad.*-all** : Si + *ad.* ; **Ma ! Ar re-he so dilhad solud, pec'hed é 'vel-kent pass implijiñ 'nê ! Danve ken solud-all !** : Eh bien ! Ce sont des vêtements solides, c'est tout de même pécher que de ne pas les utiliser ! Du tissu si solide ! *(Skrigneg)* ; **Oh ma Doue ! Biskoazh na bet gwelet bor(e)nn bet ken bras-all !** : Oh mon Dieu ! Elle n'avait jamais vu de bols si grands ! *(Skrigneg)*
- **Ken + *ad.* a-walc'h** : Tout aussi + *ad.* ; **Ah ! N'é ket meh-mod ! Ken sterd oa ha matress(e) ken sterd a-walc'h oa 'e !** : Ah ! Ce n'est pas pareil ! C'était aussi dur voire peut-être tout aussi dur ! *(An Uhelgoat)*
- **Ken + *ad.* 'vel é** : Il est tellement + *ad.* ; **Med daon ! Ken kirivus 'vel oagn, houzoh walc'h, ar mod a vé toud an dud, pé teu un dra mennañket teuont da weled !** : Mais diantre ! Ils sont tellement curieux, vous savez bien, comme sont tous les gens, lorsque quelque chose vient, ils viennent voir ! *(Skrigneg)*
- **Ken braw se** [ken'brawze] : Si beau que ça / fig. Si rose ; **Ya, med oa ket bet ken braw-se** : Oui, mais tout ne fut pas si rose *(Kalaner)* ; **Med ur wis kozh mo(d)-se oh vé ket ken braw-se da gomandiñ hag an toull oa ket bras-bras !** : Mais une vielle truie comme ça oh ce n'est pas si facile à commander et le trou n'était pas très grand ! *(Ponvel)*
- **Ken-kàer** : Vaut autant ; **Ma ! Ken-kàer lesk (a)nèi ma-hun ba'r gêr pé 'h een d'ar park pe fout da be-lec'h 'h een ahe** : Eh bien ! Valait autant que je la laisse moi-même à la maison lorsque j'allais au champ ou peu importe où j'allais *(An Uhelgoat)*

**KEN-KÀER-ALL / KENN-KÀER-ELL** [kɛnkɛr'al] [kɛnkɛr'ɛl] : [***ken kaer all*** 1959] ad. ; Tout aussi bien

**Ken-kàer-ell (e)mañ ba'n oto c'hoazh** : Il est tout aussi bien encore dans l'auto *(Kergrist)*

**KEN / KERN** [kɛn] [kɛrn] : [***quen*** 1499] prép. ; Jusqu'à ce que / Si bien que / Au point que

**Ha reen ken vïe echu** : Et je faisais jusqu'à ce que ce soit fini *(Plouïe)* ; **Ken vise deut ar rêjin war ar gorr(e)** : Jusqu'à ce que le raisin remonte à la surface *(Ar C'hastell-Ne)* ; **N'eus ket gwelet bern e-bed ken a refe gwall** : On n'a rien vu d'important jusqu'à ce qu'il y ait délit *(An Uhelgoat)* ; **Drol é an traou toud 'ha ! Ken na gompren ke(t) 'n nén mann e-bed kin !** : Tout ça est étrange ma foi ! Si bien qu'on ne comprend plus rien du tout ! *(Skrigneg)* ; **Ar re-he renke be tomm, ken vise gwenn 'benn vise laket** : Ils devaient être chauds, si bien qu'ils étaient blancs avant qu'on les mette *(Brennilis)* ; **Ha grass dê da (e)n-om sammañ ken a teuint d'ar gêr (e)n-ur vrammad** : Une aubaine pour eux pour se remplir la panse si bien qu'ils vinrent à la maison en pétant *(An Uhelgoat)* ; **Teuy ket en-dro ken a vo de** : Il ne reviendra pas jusqu'à ce qu'il fasse jour *(An Uhelgoat)* ; **Ken oa koueet deliou ar gwe ga'r grijil** : Au point que les feuilles étaient tombées par la grêle *(Poullaouen)* ; **Ken oant chomet sabanturet c'hoa(zh) !** : Si bien qu'ils restèrent encore stupéfaits *(Plonee)* ; **Ken lampent-hè partoud** : Si bien qu'ils sautaient partout *(Kleden)* ; **N'eus kemed un' ken a vé fleur, war an heñi-all vé ket fleur !** : Il n'y en a qu'un qui a des fleurs, sur l'autre il n'y a pas de fleurs *(Plourac'h)* ; **Staot(ad) reen ba mé bragou, kern fall-all e oa !** : Je pissais dans mon pantalon, tellement c'était mauvais ! *(Laz)* ; **Me(d) lod a frinke hag a zifrinke kement ken a gallent 'è machinañ o lass** : Mais certains se tortillaient tellement dans tous les sens qu'ils pouvaient machiner leur lacet

*(Skrigneg)* ; **Pu(d)ur oa Alamanted ba partoud dre ahe his-se, ouïes dar(e) ken gwel(ed) 'nê ba'r park !** : Puisqu'il y avait des Allemands partout par là, tu ne savais absolument pas jusqu'à ce que tu les vois dans le champ ! *(Plouïe)* ; **Pudur ar re-m(añ) zo spontet pé nagn klêt 'han(o)h 'tond ahe, med me 'ha ! Zo chomet da zibiñ ma vatates 'è ken eint tomm !** : Puisqu'ils sont effrayés vu qu'ils vous ont entendu venir là, mais moi ma foi ! Suis resté mangé mes patates tant qu'elles sont chaudes ! *(Skrigneg)* ; **Ar vou(a)lc'h, hoñzh vïe 'chilou pe à selled hag a wel beg ar vuzhugenn ! Hag a grog ba'h ar beg ha' zelc'h chechañ war'nèi ken né bet 'nèi** : Le merle écoutait ou regardait et il voit la tête du ver de terre ! Il croche dans la tête et continue de tirer dessus jusqu'à ce qu'il l'ait *(Skrigneg)*

- **(Da-beked / Da-beteg) ken + *vb.*** : Jusqu'à ce que ; **Da-beteg ken a vi e(rr)i d'i ti** : Jusqu'à ce que tu sois arrivé chez toi *(Berrien)* ; **Gwelc'h a rees 'nê ha' lakes 'nê ba'n dour, a-peu-prè matre'n ugent pe dregont litrad-dour ha zelc'hes taol hor(e)n barzh da dour da-beked ken teu ar batoenn war ar gourr(e)** : Tu les laves et les mets dans l'eau, peut-être à-peu-près vingt ou trente litres d'eau et tu continues de mettre du sel dans ton eau jusqu'à ce que la patate remonte à la surface *(Kallag)*
- **Ken a'h a an amzer biou** : Au fil du temps *(Plouïe)*

**KÉN / KIN** [ke(:)n] [ki(:)n] : [***quen*** 1499] ad. ; Plus (au négatif)

✗ *m. comp.* : ***heb-kén***

**Bremañ vé ket kontet deus traou ar mod-se kin** : De nos jours on ne parle plus de choses comme ça *(Plouïe)* ; **Dre amañ n'eus den e-bed reiñ laezh kén** : Par ici plus personne ne donne de lait *(Berrien)* ; **Res ket an dra-he kén !** : Ne refais plus jamais ça ! *(Berrien)* ; **Med amañ n'eus Yann e-bed kin, na marc'h e-bed ! Aet é kuit** : Mais ici il n'y a plus de Yann, ni de cheval ! Il est parti *(Plonee)* ; **Bremañ n'o ket gwelet ma zad kin** : Maintenant on ne verra plus mon père *(Kalaner)* ; **Ene n'eus gwazh e-bed kin** : Il n'y a plus de ruisseau *(Ponvel)* ; **N'eus ke(t) kén** : Il n'y en a plus *(Pleiben)* ; **Nann, nann, tin ket kin ! Kenavo !** : Non, non, je ne viendrai plus ! Au revoir ! *(Kleden)* ; **Oh ya 'ha ! Vé ket klêt kén nann** : Oh oui alors ! On n'entend plus (parler de ça) non *(Berrien)* ; **N'eus ket kén** : Il n'y a plus *(Sant-Wazheg)* ; **N'eus ket kin (ne)med un'** : Il n'y en a plus qu'une *(Lokarn)* ; **Pé vij(e) ket kin vij(e) ket kén !** : Quand y en avait plus, y en avait plus ! *(Skrigneg)* ; **Me(d) neuhe oa kalz a c'hwiliou-derw 'è ha brem(añ) n'eus ket kin** : Mais il y avait alors aussi beaucoup de hannetons et maintenant il n'y en a plus *(Skrigneg)* ; **Ah ya, med an dra-he n'é ket chomet pell war-lerc'h, pugur war-lerc'h ar bresel v(o)a ket deus ar re-he kén** : Ah oui, mais ça n'était pas resté longtemps après, puisque après la guerre il n'y en avait plus *(Pleiben)*

- ***ad. komp.* + evid zo kén** : *ad. comp.* + Que (maintenant / de nos jours / à l'heure actuelle) ; **Ya, charitie oa, oa müoc'h d'ar mar(e)-te 'vi(d) zo kin heñ ! An de-fenoñs an dud zo 'n-om ga(v)et orgeuilhus** : Oui, il y avait de la charité, il y en avait plus à cette époque-là que maintenant hein ! Aujourd'hui les gens sont devenus orgueilleux *(Kareis)*
- **Ken-ha-kén** [ken(a)'ken] : Autant comme autant / Tant et plus / Tellement ; **(A-)wechou vïen enervet ken-ha-kén 'h een hanter re-vounnus** : Des fois j'étais tellement énervé que j'allais bien trop rapidement *(Plouïe)* ; **Ahe vïe gwin mad neuhe ken-ha-kén** : Là alors c'était du vin tellement bon ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ha, med pegur oamp delikad vïemp ken-ha-kén ar re-all war ar yêr (evi)d-afer-se !** : Et mais, puisque nous étions agiles nous étions comme tous les autres sur la maison pour autant *(Skrigneg)* ; **Ti Suzanne a(ho)nt ar hi-(ho)nt zo bet, paotr-kaezh, glô ken-ha-ken-ha-ken ! Ha n'eus ket bet gwelet oa bet ha barzh Skrigneg amañ hi-mañ oa ket in mod e-bed !** : Chez Suzanne là-bas il y eut, mon pauvre, de la pluie tant que tant ! Comme on n'avait jamais vu et à Scrignac ici-même il n'y avait rien du tout ! *(Skrigneg)*
- **N'eus ket (kin) anaoñ** : Il n'existe pas (plus) ; **Ah ya 'h o(be)r troiou war (a)r maes da werzhañ dilhad, werzhañ traou a-mod-se ha n'eus ket kén (a)nê** : Ah oui à faire des tours à la campagne pour vendre des vêtements, vendre des choses comme ça qui n'existent plus *(Sant-Wazheg)*
- **Pass kin** : Plus maintenant ; **An dra-se zo bopred, añfeñ pass kin !** : Il y a ça toujours, enfin plus maintenant ! *(Lokarn)*
- **Tà ket gantoñ kin** : Il est sur les rotules ; **Tà ket gantoñ kin, poent é daoñ 'h aretañ** : Il est sur les rotules, il est temps qu'il arrête *(Kleden)* ; **Tà ket gantoñ kin, rentet-heñw !** : Il est sur les rotules, il est rendu ! *(Kleden)*

**KENAÑ** ['keːnã] : [***quenan*** 1575] adv. ; Super / Très

**Braw-(a)bominabl é an amzer ! 'Ma an heol 'pariñ ha tomm kenañ !** : Il fait un temps superbe ! Le soleil brille et il fait super chaud ! *(Skrigneg)*

**KENAVO / KENO / KENOÑ** [kena'vo] [kenə'vo] [ke'no] [ke'nõ] : [***qen na vezo*** 1732] interj. ; Au revoir

**Kenô 'benn (d)imeurzh !** : Au revoir et à mardi ! *(Skrigneg)* ; **Nann, nann, tin ket kin ! Kenavo !** : Non, non, je ne viendrai plus ! Au revoir ! *(Kleden)* ; **Un treuselleg, an-heñi (e)ma an eil troad lared keno d'egile !** : Un « treuselleg », celui dont son pied dit au revoir à l'autre ! *(Ponvel)* ; **Boñ ale ! Kenavo ar c'hentañ neuhe ha ni da wel an dra-he war-lerc'h** : Bon allez ! Salut et à la prochaine alors, nous verrons ça après *(Lannedern)* ; **Set(e) p(a) oa deut an eur d'hond kuit ma lar(et) kenô daoñ ha yô neuhe !** : Donc lorsqu'il fut l'heure de partir je lui dis au revoir, et alors c'est parti ! *(Berrien)* ;

- **Kenoñ an deiou !** : On se revoit dans quelques jours ! *(Skrigneg)*

**KENDER / KINDER** ['kẽndɛr] ['kindɛr] : [vx. br. ***ceintir*** ; ***quenderu*** 1499] n.m. (pl. **kendirvi** [ken'dirvi] **kindirvi** [kin'dirvi]) ; Cousin (cf. n.f. **KENITERW**)

**Hezh oa kender din-me** : C'était un cousin à moi *(Plouïe)* ; **Kendirvi (a-)beurzh Doue** [bœurs'tuwə] : (anc.) Des cousins de 1° génération (du côté de Dieu) *(Poullaouen)* ; **Hezh oa kender da ma zad** : C'était un cousin à mon père *(Berrien)* ; **Sell ar reñ-h(e) oa kindirvi da mamm toud 'è** : Ils étaient donc tous aussi cousins de ma mère *(Skrigneg)* ; **Med hemañ zo kender dê, hemañ neus heritet deus an douar** : Mais c'est un cousin à eux, il a

hérité des terres *(Plouïe)* ; **Ah ya ha oan vàet da wel ar person neuhe hag oa daw din goull dispañs pugur zimïe-hi ga ur c'hender** : Ah oui et j'allais voir le recteur alors et il me fallut demander une dispense puisque qu'elle se fiançait avec un cousin *(Motre)* ; **Ma gendirvi oa pemp ba'r familh ha mad-tre reegn, o(be)r labouriou vije gwraet (e)tresse** : Mes cousins étaient cinq dans la famille et ils faisaient très bien, ils faisaient des travaux entre eux *(Skrigneg)* ; **Salud, kender !** : Salut, cousin ! *(Poullaouen)* ; **Ya, d'ar mar(e)-se vije ur c'hinder da ma zad na ur billig 'vid drailho an trojou hag ba'r gooñ neu'n pé vije ket re labour 'hend-ell ar gooñ war-lerc'h vije troc'h(et) ha renet ha vïent jerbet ba'r sec'hor neu'n** : Oui, à cette époque, un cousin à mon père avait un disque pour couper les troncs et alors l'hiver lorsqu'il n'y avait pas trop de travail, sinon l'hiver d'après on coupait, dirigeait et on les gerbait alors au sec *(Pluskelleg)* ; **Ur c'hender bihen din** : Un petit cousin à moi *(Poullaouen)*

- **Kender kompes** : Cousin germain ; **Kendirvi gompes** : Cousins germains *(Poullaouen)* ; **Ur c'hender kompes** : Un cousin germain *(Speied)*
- **Kender prop** : Cousin germain ; **Hezh so kender prop din pugur hezh é an tad d(é) hezh ha mé zad voa dow vreur** : C'est mon cousin germain puisque son père à lui et mon père étaient deux frères *(Plonee)*

**KENITERW / KINTERVES** [ke'nitɛr] [kin'tɛrvəz-s] : [vx. br. ***comnidder*** ; ***queniteru*** 1499] n.f. (pl. **kenitervesed** [kenitɛr've:zəd-t]) ; Cousine (cf. n.m. **KENDERW**)

**Ur wech oa ur geniter din** : Une fois c'était une cousine *(Kolloreg)* ; **Ur ginterves ma, eñfirmiéres ba Paris** : J'avais une cousine, infirmière à Paris *(Lokarn)* ; **Pugur mé giniter, raog é deut d'ar gêr deus an ospital, na telefonet din douzh Kareis** : Puisque ma cousine, avant d'arriver à la maison de l'hôpital, m'avait téléphonée de Carhaix *(Plonee)* ; **Soubenn-laezh neuhe vïe gwraet ga ur geniter din ahe gis-se ba'n tu-all ahe, ba un tamm ti bihen 'ta !** : Une cousine à moi faisait alors de la soupe au lait là-même de l'autre côté, dans une toute petite maison tiens ! *(Kolloreg)*

- **Keniter gompes** : Cousine germaine ; **Pugur ar geniter zo marw ah(e) bremañ zo dow vis so, hou(zh) oa keniter gompes da ma mamm amañ gi-mañ** : Puisque la cousine est morte là, ça fait maintenant deux mois, elle était cousine germaine de ma mère ici-même *(Skrigneg)*

**KENKAS** [kɛn'kɑ:z-s] : [***quen cas*** 1710] conj. ; Au cas où

**Hezh vïe berniet e kenkas a teufe ar glô** : On en faisait des tas au cas où il pleuvrait *(Plouïe)*

**KENKENT** ['kenkɛn(t)] ['cenkɛn(t)] : [***quezquent*** 1519] ad. ; Aussitôt

**Ha vïe daw doc'h labour(a)d 'nèi kenkent** ['cenkɛn] **vise echou** : Et il vous fallait la travailler aussitôt que c'était terminé *(Speied)* ; **Kenkent vïent digoueet ba'r penn, ar re-m(añ) 'n-im lake dé grign(añ), dé beur(iñ) ma vïe yeot** : Aussitôt qu'ils étaient arrivés au bout, ils se mettaient à grignoter, à paître s'il y avait de l'herbe *(Speied)*

**KENKOULZ / KINKOULZ / KERKOULZ** ['kɛnkulz-s] ['kinkulz-s] ['kɛrkulz-s] : [***quencouls*** 1576] ad. ; Aussi bien / Il vaut autant / Équivalant (-e)

**Kenkoulz d'ar baotred (e)vel d'ar merc'hed** : Aussi bien pour les hommes que pour les femmes *(Plouïe)* ; **Kerkoulz wa'n douar 'vel wa'r mour** : Aussi bien sur terre qu'en mer *(Kleden)* ; **Kinkoulz é domp kaosèl frañ an eil deus egile** : Il vaut autant qu'on se parle franchement l'un l'autre *(Plouïe)* ; **Med vïe ket kenkoulz ar greun gwinizh bet diwanet ar mo(d)-se d'ober bara (e)vid heñi despugnet zo mad hañ** : Mais le grain de blé germé de cette façon n'était pas équivalent à celui bien ramassé pour faire du pain *(Plouïe)* ; **Kerkoulz é doc'h dond ha' zebi ar pezh a jom, kar pec'hed é chet (a)nê d'ar c'hi !** : Il vaut autant que vous veniez manger ce qui reste, car c'est péché que de les jeter au chien *(Kleden)* ; **N'es ket 'hond d'ar yêr pugur out kinkoulz amañ, pugur da dud oar p(e)-lec'h out** : Tu ne vas pas aller à la maison puisque tu es aussi bien ici, puisque tes parents savent où tu es *(Karnod)*

**KENNEUBEUD** [kɛ'nø:bəd-t] : [***quen nebeut*** 1612] ad. ; Non-plus

✗ *syn.* : ***ive***

**Me n'ouzon ket pe-lec'h vé lar(e)t kenneubeud** : Je ne sais pas non-plus où ça se dit *(Pleiben)*

**KEÑSAL / SKEÑSAL / KOEÑSAÑ** [(s)'kɛ̃səl] ['kwɛ̃.sə] : [***keñsal*** 1992] vb. ; Coincer / & Courir les filles / Draguer

✗ *syn.* : *(courir les filles)* ***merc'heta***

◆ Coincer ; **Ha c'hoazh vije koeñset deus korn an daol, vije sterdet** : De plus on le coinçait au coin de la table, il était serré (le moulin à pâté) *(Skrigneg)* ; **Sete n'é ket bet ken braw-se, daw vïe doc'h koeñsañ 'nèi ba un tu m(e)nneket 'benn-neuhe, pos(añ) an dorn war hi gorr(e)** : Ce n'est donc pas si facile que ça, il vous fallait pourlors la coincer quelque part, mettre la main dessus *(Laz)*

◆ Courir les filles ; **Hemañ ra keme(d) skeñsal** : Il ne fait que courir les filles *(Poullaouen)*

**KENT** [kɛn-t] : [gaul. ***cintu*** ; vx. br. ***cent, cint*** ; ***quent*** 1499] ad. ; Avant

✗ *syn.* : ***a-raog*** ; & *cf.* : ***dïa-raog***

- **Kent-se** ['kɛse] : Aussi bien ; **Kent-se lahet ma vijen bet, michen ket bet gouïet** : Aussi bien je me serais tué que je ne l'aurais pas su *(Poullaouen)*

**KENTAÑ** ['kɛ̀nta] ['kɛ̃:tə] ['cɛ̀nt] : [***quentaff*** 1499] ad. ; Premier (-e) / Prochain (-e)

✗ *m. comp.* : ***penn-kentañ***

**Pad ar bresel kentañ** ['kɛ̀nta] : Pendant la première guerre *(Skrigneg)* ; **Kentañ tra na lar(e)t diñ** : La première chose qu'il m'a dite *(Skrigneg)* ; **Oa oblijet da veañ ar c'hentañ heñ, normal oa !** : C'était obligé qu'il soit le premier hein, c'était normal ! *(Karnod)* ; **Ah ! Ar c'hentañ tra vïe laret vis(e) feneient !** : Ah ! La première chose qu'on lisait, c'était un fainéant ! *(Kleden)* ; **An tri gentañ !** : Les trois premiers ! *(Kergloff)* ; **'Vel lare ma zad-kozh : Hezh é ma c'hentañ meus !** : Comme disait mon grand-père : C'est mon mets favori *(Skrigneg)* ; **Ha sè heñw houlle ga'n heñi oa 'chom ba'n ti kent'** ['cɛ̀nt] **ba kêr ahe gis-s(e)** : Et donc il demanda à celui qui habitait la première maison du village là *(Speied)* ; **Sete ar mod-se oa komañset hag a'h ee da dïer tud 'è, vije goullet d'ond da dreiñ dou(a)r, an dra-he oa an dra gentañ vije gwraet !** : Il avait ainsi commencé et il allait aussi dans les autres maisons, on lui demandait de venir labourer la terre, c'était la première chose qu'on faisait ! *(Skrigneg)* ; **Ar c'hentañ namp bet laket** : Le premier que nous avions mis *(Sant-Wazheg)*

- **A-benn ar wech kentañ** : La prochaine fois ; **A-benn ar wech kentañ teuï amañ skrivefomp ur lizher dèi** : La prochaine fois que tu viendras ici nous lui écrirons une lettre *(Plouïe)*
- **An de kentañ ar bla** : Le jour de l'an ; **Foar an de kent' ar bla** : La foire du premier de l'an *(An Uhelgoat)* ; **Oula ! Ya, ar pi-moc'h alïes vije lahet tro gouel-Nedeleg hag an 'e kent' ar bla** : Oulah ! Oui, on tuait le cochon vers les fêtes de Noël et le nouvel an *(Berrien)* ; **Kar bremañ-touchant oa digoueet an de kentañ ar bla** : Car c'était sous peu que le jour de l'an arrivait *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Sete vise skarzhet ar c'hraier a-raog vise 'n de kent' ar bla papred** : On vidait donc les crèches avant le jour du premier de l'an *(Speied)*
- **Ar c'hentañ heñi** : Le premier ; **Me é ar c'hentañ heñi a peus enterrojet ba Speied ? Ha neu'n 'n heñi divèoñ ?** : Je suis le premier que tu as interrogé à Spézet ? Et alors le dernier ? *(Speied)*
- **Ar re-gentañ** : Les premiers (-ères) ; **Goullet so bet diganiñ 'e ga tud ha meus rôet 'nê, ar re-gentañ** : Des gens m'ont également demandé et je leur ai donné les premiers *(Skrigneg)*
- **Ba ma amzer gentañ** : Dans mon premier âge / Dans mon âge tendre ; **Ya, chañchamant zo bet, oh ya ! Ba ma amzer gentañ din-m(e), me meus gwel(e)t ur bern chañchamant heñ !** : Oui, il y a eu du changement, oh oui ! Dans mon âge tendre à moi, j'ai vu un tas de changements hein ! *(Kareis)*
- **Ba'n amzer gentañ** : Dans un premier temps ; **Mond da gomañs deus an hent d'ond amañ, mond-maes 'r villajenn da gentañ, ba'n amzer gentañ oa ket moien, kasi-walc'h, d'ond !** : Mais en commençant de la route pour aller ici, sortir du village pour commencer, dans un premier temps on ne pouvait pratiquement pas aller ! *(Sant-Nigouden)*
- **Da gentañ (toud)** : Pour commencer ; **Da gentañ neuhe raog 'h een d'ar park** : Au départ donc avant que j'aille au champ *(Plouïe)* ; **Da gentañ toud teuen da zeb d'ar gêr an alïessañ ma hellen dond** : Au tout début je venais manger à la maison le plus souvent possible *(Plouïe)*
- **D'ar c'hentañ** : Premièrement ; **D'ar c'hentañ neump bet hadet *petits pois* ga'n dorn, oa ket mekanikou dé hadañ 'nê-gn** : Premièrement nous avons semé des petits pois à la main, il n'y avait pas de machines pour les semer *(Sant-Wazheg)*
- **D'ar poent kentañ** : Dans les premiers temps ; **Pa teuer da bidiñ an dud d'ond d'un eured pe d'ond un tu mennañket e teue tud da bidiñ ! D'ar mar(e)-se vije ket kasset lizhirou, d'ar poent kentañ** : Lorsqu'on vient inviter les gens à aller à une noce ou-bien quelque part, des gens venaient inviter ! À cette époque on n'envoyait pas de lettres, dans les premiers temps *(Skrigneg)*
- **Deus ar c'hentañ** : *en début de phrase* En premier ; **Deuh ar c'hentañ, gwraet meus soñj hañ d(a) labourad ga keseg, oan unneg la** : En premier, j'avais dans l'idée de travailler avec des chevaux, j'avais onze ans *(Plouïe)*
- **Deus ar c'hentañ** : *en fin de phrase* Parmi les meilleur(e)s / De premier choix ; **Douar deus ar c'hentañ** : De la terre de premier choix *(Plouïe)*
- **Deus (/da) ar c'hentañ + *vb.*** : Parmi les premiers que + *vb.* ; **C'hwi oa da 'n usin oa 'è eletrik, da 'r c'hentañ re oa ba'r vro dre-amañ gi-mañ !** : Vous étiez proche de l'usine électrique, parmi les premiers du coin par ici ! *(Speied)*
- **Nosvezh kentañ an eured** : Nuit de noce ; **'Gis a ouïon ket pe-seurt mod vé gwraet da nos kentañ an eured** : Vu que je ne sais pas comment on fait pour la nuit de noce *(Sant-Hern)* ; **Ouïon ket pe-seurt mod vé gwraet an nosvezh kentañ d'an eured** : Je ne sais pas comment on fait pendant la nuit de noce *(Sant-Hern)*
- **Ober ar c'hentañ** : Faire la première coupe ; **Ha goulskoude meus gwraet ene tro ga'r falc'h, raog vise laket ar c'herseg war ar park ga'n droc'héres, vïe daw doc'h troc'h, 'h o(be)r ar c'hentañ vïe gwraet deus an dra-(ho)nt, d'ar c'herseg da valeo ha en-dro d'ar c'herseg ha 'h o(be)r horzennou** : Et pourtant j'en ai fait le tour à la faux, avant qu'on ne mette les chevaux dans le champ avec la faucheuse, il vous fallait couper, on appelait ça faire la première (coupe), pour que les chevaux puissent marcher et autour de la faucheuse de faire faire javelles *(Speied)*

**KENTEL** ['kɛ̃.təl] : [***quentel*** XV[e]] n.f. (pl. **-iou** [kɛn'telju]) ; Leçon (religieuse) / Morale

**Heñw 'n e saw ba'r c'heur 'h o(be)r demp ur gentel** : Debout dans le chœur il nous faisait une leçon religieuse *(An Uhelgoat)* ; **Daw vé 'h o(be)r kenteliou daoñ** : Il faut lui faire la leçon *(Poullaouen)* ; **Ar c'henteliou-katekijou** : Les leçons de catéchisme *(Poullaouen)*

**KENTELIAÑ** [kɛn'teljə] : [***kentelia*** 1716] vb. ; Faire la morale / Conseiller (au sens moral)

**Daw vo kenteliañ 'naoñ** : Il faudra lui faire la morale *(Poullaouen)*

**KENTOC'H / KENTAC'H** ['kɛntəx-h] ['kɛtəx-h] ['kɛntax-h] ['kɛ̃.təx-h] : [***qentoh*** 1732 ; ***keñtoc'h*** 1850] ad. comp. ; Plus tôt / Plutôt

**Me responto dê kentac'h** : Je leur répondrai plutôt *(Plourac'h)* ; **Kentoc'h d'ond war-eñwn** : Plutôt pour aller tout droit *(Speied)* ; **Bremañ me gemeron ket kalz a gafe, me zo trôet kentoc'h da gemer Ricoré** : Dorénavant je ne

prends plus beaucoup de café, j'ai plutôt tendance à prendre de la Ricoré *(Berrien)* ; **Ah nann, leonad kentoc'h !** : Ah non, plutôt léonard ! *(Lokmarïa)* ; **Yao, med hem(añ) oa rêjin bihen kentoc'h, mechañs vise deuh heñi d'ober gwin** : Si, mais c'était plutôt du petit raisin, c'en était sûrement pour faire du vin *(Ar C'hastell-Ne)* ; **'Bénn vêr troc'h ed ah(e) gwech-all, ar re-h(e) ya ke'toc'h war an traou sklêr, gwénn** : Quand on coupait le blé là autrefois, elles (fourmis ailées) vont plutôt sur les trucs clairs, blancs *(Laz)* ; **Oh ! An heñi bihen zo 'ouelañ ! Naon neus – Neus ket, à powes dibiñ (e)mañ ! Kentoc'h é skuizh !** : Oh ! Le petit pleure ! Il a faim ! – Non, il vient de manger ! C'est plutôt qu'il est fatigué ! *(Skrigneg)*

- **Kentoc'h faot din lared** : Vaut autant le dire ; **Kentoc'h faot din lared, ne labour'h ket gol-founnus hat gast !** : Vaut autant le dire, tu ne travailles pas très vite ma foi putain ! *(Landelo)*

**KEÑWNI** ['kɛ̃wni] : coll. (sing. **-gell** [kɛ̃w'niːgəl] sing pl. **-gelled** [kɛ̃wni'gɛləd-t]) ; Araignées

**Ah ! An dra-he zo... Me ra ur geñwnigell deuh an dra-he** : Ah ! Ça c'est une... J'appelle ça une araignée *(Plouïe)*

- **Gwï-keñwni** : Toile d'araignée ; **Kemer ur broch-keuneud da denn ar gwïou-keñwni !** : Prends une brindille pour enlever les toiles d'araignées ! *(Plouïe)*

**KÉR** [kéːr] : [***quer*** 1499] ad. ; Cher

**Ya, ar re-vad oa kér walc'h 'è** : Oui, les bonnes (pierres à faux) étaient aussi assez chères *(Karais)* ; **Ah ! Lod vise gwerzhet kér, ya** : Ah ! Certains étaient vendus chers, oui ! *(Kareis)* ; **Teue ket benn da werzh bara gol gér kin** : Il n'arrivait plus à vendre son pain bien cher *(Landelo)* ; **Na oa ket re gér ma'hat** : Il n'était probablement pas trop cher *(Skrigneg)* ; **Kér é ha n'eus kime ur vured !** : C'est cher et il n'y a qu'un tout petit bocal ! *(Plouïe)* ; **Ah ya, kér a oa ya, (e)vid un nosvezh ba'r prijon ma visent mew** : Ah oui, c'était cher oui, pour une nuit en prison s'ils étaient saouls *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Med debet na i erc'hent kar ar re-se gouste kér** ! : Mais il avait bouffé son fric car ceux-là coûtaient cher ! *(Ponvel)* ; **Me meus ket bet gwraet 'med ur bla barzh, oa ket pêet kér an dud !** : Moi je n'y ai fait qu'un an, les gens n'étaient pas payés cher ! *(Brennilis)* ; **Ar mein-neve vije red mond da Blivin, Maël-Carhaix, Karais da gerc'had (a)nê, med kalz kerroc'h oa (a)nê !** : Les nouvelles ardoises, il fallait aller les chercher à Plevin, Maël-Carhaix, Carhaix, mais elles étaient beaucoup plus chères *(Skrigneg)* ; **Pegement goust ?** : Combien est-ce que ça coûte ? *(Pleiben)* ; **Oh ya ! Ar re-he é an noterien hag a brofit ! Memes-tra é kér heñ ! Kér é an traou ba ti an noterien** : Oh oui ! Ce sont eux les notaires qui profitent ! C'est quand-même cher hein ! C'est cher chez les notaires *(Plonee)* ; **Vïe ket daw pêo kér evidoump, hon dad bêe ket kér** : On ne payait pas cher pour nous, notre père ne payait pas cher *(Poullaouen)* ; **Pa-dal oa ket koustet re gér din** : Or ça ne me coûta pas trop cher *(Poullaouen)* ; **Ar pris, 'houzoh walc'h, oa ket gwal gér** : Le prix, vous savez bien, ce n'était pas bien cher *(Skrigneg)* ; **Ar lapin n'é kimed leun toud a eskern ! Ha kér 'vel 'h é !** : Le lapin ne contient que des os ! Et cher comme il est ! *(Plonee)* ; **'Vel ar pezh nôa chikouret (aha)namp é 'benn oa deut an aval-douar *sélection*, neu'n 'n-heñi oa bet gwelleet 'n traou, pegur ar re-se vis(e) gwerzhet kér** : C'est comme ce qui nous avait aidé quand les pommes de terres de sélections sont arrivées, c'est alors que ça c'est amélioré, puisqu'elles étaient vendues chères *(Sant-Wazheg)*

- **Koustañ kér d'e (gostïennou / gostïou)** : Payer cher de ses côtes (en travaillant à la faux) ; **Ar valc'h renke troc'ha(d) mad petrame renkes chechañ war'nèi, a gouste kér d'é kostïennou** : La faux devait bien couper ou-bien tu devais tirer dessus, tes côtes les payaient chèrement *(Berrien)* ; **An heñi oar ket go(v)eled mad e valc'h a goust kér d'e gostïou, pugur droc'h ket mad** : Celui qui ne sait pas bien battre sa faux, ses côtes le payaient cher, puisque ça ne coupait pas bien *(Berrien)*
- **Mond re gér** : Devenir trop cher ; **Ha p(é) oa aet re gér da glask (a)nèoñ** : Et quand ça devint trop cher de le chercher *(Kolloreg)*

**KÊR** [kèːr] : [***kaer*** 1499] n.f. (pl. **-iou** ['kèːrju]) ; Ville / Village / Domicile **Ba'r gêr, ba'r yêr** [bar'jèːr] [bar'gèːr] [bar'ɟèːr] : Chez soi (maison) / **Ba kêr / En kêr** : En ville / Au village & **Ba'r gêr** [bar 'gèːr] (si ville, ou village, déjà mentionnée) : Dans la ville / Dans le village

**Kêriou Pleiben** : Les villages de Pleyben *(Pleiben)* ; **Deus pe-sort kêr ?** : De quel village ? *(Plouïe)* ; **S'ha'r gêr** : Vers la maison *(Kergrist)* ; **Ba'r gêr (e)ma-heñw ?** : Il est à la maison *(Kleden)* ; **Ba'r c'hêriou oa kalz re-yowank !** : Il y avait beaucoup de jeunes dans les villages *(Berrien)* ; **Dond dihop d'ar gêr** : Venir à la maison sans crier gare *(Poullaouen)* ; **Eo ! Da zigentañ vijent ba'r yêr** : Si ! Au départ ils étaient à la maison *(Skrigneg)* ; **Ba(r)zh kêr vije, me(d) dre-amañ vije ket** : Il y en avait en ville, mais pas par ici *(Skrigneg)* ; **Mond da gerc'had ar saout d'ar gêr** [də'ɟèːr] : Aller chercher les vaches pour les ramener à la maison *(Plouïe)* ; **Bombardet visè ar c'hêriou bras dê** : On leur bombardait leurs grandes villes *(Poullaouen)* ; **'Neve 'n-om ga'et oñ ba'r yêr** [bar'jèːr] : Je viens d'arriver à la maison *(Skrigneg)* ; **Ar voenn vïe troc'het ga'r valc'h ha 'n-em jikoure an dud ba'h kêr** : On coupait le foin à la faux et les gens s'entraidaient au village *(Berrien)* ; **Ha da-houde visent kasset neuhe 'vi(d) ober tan ba'r c'hêriou** : Et ensuite on les envoyait alors pour faire du feu dans les villes *(Brennilis)* ; **Hañ ! Voa tri deus kêr passeal war bord ar voger ahe** : Han ! Trois du bourg passaient au bord du mur là *(Sant-Wazheg)* ; **Ba'r gêr d'an nec'h** : Dans le haut du village *(Plouïe)* ; **Ha ba pe-sort kêr vïe lar(e)t an dra-he ? Ba Kareis ?** : Et dans quelle ville disait-on ça ? À Carhaix ? *(Laz)* ; **Mond a ran da gontañ istor un' deusoute ba kêr ahe** : Je vais raconter l'histoire d'une d'entre elles ici au village *(Plouïe)* ; **Ahe vije un neubeud kêriou ha' vise tud vise assames 'labourad** : Il y avait là quelques villages et les gens travaillaient ensemble *(Plouïe)* ; **Ha p'oa (e)n-om gavet ba'r yêr** : Et quand il se trouva chez lui *(Skrigneg)* ; **Piw a'h da win ar person pa vé ket ar person ba'r yêr ?** : Qui va prendre le vin du prêtre quand le recteur n'est pas chez lui ? *(Lokmarïa)* ; **An heñi oa komander toud kêr-Brest** : Le commandant d'arme de la forteresse de Brest *(Plouïe)* ; **D'an abard'hai vin ket ba'r gêr** : En fin d'après-midi je ne serai pas chez moi *(Landelo)* ; **Ba ur gêr 'n traoñ** : Dans un village en bas *(Lannedern)* ; **Heñ n'ho ket ba'r gêr sur a-raog arc'hoazh** : Il ne sera sûrement pas à la maison avant demain *(Landelo)* ; **Ah gast amañ momp (e)vel ba'r yêr, amañ (e)n-om sentomp aes !** : Ah putain ici nous somme comme à la maison, ici nous nous sentons à l'aise ! *(Plourac'h)* ; **Kreis (e)tre diw gêr** : Juste entre deux villages *(Skrigneg)* ; **(E)ma ket ba'r gêr** : Il

n'est pas à la maison *(Landelo)* ; **Erro é Yann d'ar gêr** : Yann est arrivé à la maison *(Landelo)* ; **Kenevelen é kêr ar vamm-gozh ba Berrien** : Le village de la grand-mère est Quinimilin à Berrien *(Plouïe)* ; **War hent Brest ahe zo ur gêr ahe** : Sur la route de Brest se trouve un village *(Plouïe)* ; **Daw é dit chom ba'r gêr fenoñs** : Il faut que tu restes à la maison aujourd'hui *(Berrien) ;* **Amañ zo tud ba'r gêr-mañ** : Il y a beaucoup de monde dans ce village *(Berrien)* ; **Unneg feurm oa ba kêr** : Il y avait onze fermes au village *(Berrien)* ; **Ah amañ (e)ma ma gêr** : Ah ici se trouve mon domicile *(Plonee)* ; **Amañ (e)ma ho kêr ?** : Votre domicile se trouve ici ? *(Plonee)* ; **'Ma ket e blass kin ba'r gêr** : Il n'a plus sa place à la maison *(Plouïe)* ; **Matresse ma mestres din zo ba'r gêr vras, petrame ho hini** : Peut-être que ma maîtresse est en ville, ou-bien la tienne *(Plonee)* ; **Pé vïe lahet ar pi-moc'h, ahe memes ba kêr, an ameseien hag a oa kamaraded** : Lorsqu'on tuait le cochon, ici mêmes au village, les voisins qui étaient des amis *(Berrien)* ; **N'eus ket gwraet (ne)med ur gêr** : On n'a fait qu'un village *(Skrigneg)* ; **Red 'o dac'h chom ba'r yêr da labourad pugur ho tad so klañw** : Il faudra que tu restes à la maison travailler puisque ton père est malade *(Lokarn)* ; **Mi 'h a da reiñ un tamm labour dit ! Ahe gis-se chomi ket ba'r yêr da-hun !** : Moi, je vais te donner un peu de travail ! Là comme ça tu ne resteras pas toute seule à la maison *(Kallag)* ; **Ha d'ar gêr ga e deñved ! Paotr-powr !** : Et à la maison avec les moutons ! Mon pauvre ! *(Landelo)* ; **Ar leurgêr oa un treuchad-douar en-dro d'ar gêr, boutin (e)tre an dud** : La place de village c'était un bout de terre autour du village, commun entre les gens *(An Uhelgoat)* ; **Sete goud(e) ba'r gêr vije lakeet ar pellachou da zond-kuit** : Donc après à la maison on faisait se détacher les déchets de balle *(Pleiben)* ; **Med laret din-me ba-b(e)-lec'h (e)ma an hent d'ond maes doc'h kêr amañ** : Mais dites-moi où se trouve la route qui mène hors du village ici *(Kleden)* ; **Digass(et) vise tammou traou domp deus ar yêr : Avalou, wechou vis(e) bomboñiou** : On nous apportait quelques trucs de la maison : Des pommes, parfois des bonbons *(Kergloff)* ; **Goûd a houz(e)s, amañ 'hi-mañ (e)ma da yêr bremañ** : Tu sais, c'est ici ta maison maintenant *(Skrigneg)* ; **« Poulpri » vïe gwraet da kêr ha 'n dra-h(e) so 'raog digoueo ba Kleden ba'n tu-klei ah(e) gis-s(e)** : On appelait ce village Poulpri et c'est avant d'arriver à Cléden à gauche là comme ça *(Speied)* ; **Ya barzh kêr heus kemed gwel(ed), ahe n'eus sort e-bed, ah(e) é red dit pêo toud ! N'é ket braw 'è hañ !** : Oui en ville t'as qu'à voir, là y a rien du tout, là il faut tout payer ! C'est pas facile non-plus hein ! *(Skrigneg)*

- **Ba-tro kêr** : En périphérie de la ville (du village…) ; **Heñ oa ba'r c'hoat ahe, an douar mad oa ba-tro kêr, gou(de)-se oa ar c'hoat tro-war-dro hag ene oa douar-mein un tamm** : Il était dans le bois là, la bonne terre était en périphérie de la ville, ensuite il y avait le bois tout autour et là il y avait de la terre caillouteuse *(Landelo)*
- **Da kêr** : Communal (-e) ; **Ar puñs oa da kêr hag ar forn oa da kêr, ba kem(e)nt kêr toud oa ur forn ha neu'n ur puñs, set(e) na droad toud an dud ba enni** : Le puits était communal et le four était communal, dans quelque village que ce soit il y avait un four et alors un puits, tout le monde y avait donc accès *(Speied)*
- **Dond d'ar gêr** : (Re)venir à la maison ; **Ar re-s(e) teuy d'ar gêr !** : Ils reviendront à la maison ! *(Kleden)* ; **Ha oa deut d'ar yêr da gaoud e wreg** : Et retourna à la maison rejoindre sa femme *(Skrigneg)*
- **Feurm-kêr** : Ferme de village ; **Tammou plassou bihen ha feurmou-kêr, ar re-he na miser ahe toud ! Ya ha me meus bet miser dé zigentañ 'e !** : De tous petits domaines et des fermes de village, ils avaient là tous de la misère ! Oui et moi aussi j'ai eu de la misère au départ ! *(Ponvel)*
- **Gwraet ba'r gêr** : Fait maison ; **Ar re-he é ar gwellañ ! Ar re-he zo traou mad, gwraet ba'r gêr !** : Ce sont les meilleurs ! Ce sont de bonnes choses, du fait maison ! *(Berrien)*
- **Kêr-gapital** : Capitale (ville) ; **Ba'r gêr-gapital (e)ma** : Il est à la capitale *(Poullaouen)*
- **Mond da kêr** : Aller en ville ; **Heb-dale 'h in da kêr** : Je vais aller en ville sans tarder *(Plouïe)*
- **Mond d'ar gêr** : Aller à la maison / Rentrer chez soi ; **Ha da be-lec'h 'h es ? – Daon ! D'ar yêr (e)mon 'hond !** : Et tu vas où ? – Ben ! Je rentre chez moi ! *(Skrigneg)* ; **Pegur oa-hañw ket deut en-dro ba'n ti, pe aet oa-hañw d'ar gêr, petrame aet oa-hañw d'ar prijon** : Puisqu'il n'était pas revenu à la maison, ou il était retourné chez lui ou-bien il était allé en prison *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Ober tro ar c'hêriou** : Faire le tour des villages (des villes) ; **Hag an de war-lerc'h vintin a'h ee adarre d'o'r tro ar c'hêriou da 'h essañ gwerzh(añ) hi zraou** : Et le lendemain matin, elle allait de retour faire le tour des villages pour essayer de vendre ses trucs *(Skrigneg)*
- **Ober tro-kêr** : Faire le tour (des villages / de la ville) ; **Tro-kêr reent 'biou toud !** : Ils faisaient le tour de la ville *(Kleden)* ; **Tro-kêr reent war an takad** : Ils faisaient le tour de la ville sur le secteur *(Kleden)* ; **Ha oan dougéres sete oan ket deut d'o(be)r tro-kêr** : Et j'étais enceinte donc je n'étais pas venue faire le tour du village *(Plouïe)* ; **Oh ya ! Ur bosser ha' vise daw 'h o(be)r tro-kêr ar mo(d)-se na êr da gaoud binvijou lemm !** : Oh oui ! Un tueur mobile qui devait ainsi faire le tour les villages avait besoin d'avoir des instruments aiguisés ! *(Kareis)*
- **Pass mond pell deus ar gêr** : fig. Ne pas aller loin ; **N'eh ket pell deuh ar gêr 'n-ur bren(añ) ur *gigot* bep sul am(añ) !** : Vous n'allez pas loin en achetant un gigot chaque semaine ici ! *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Penn-traoñ gêr** : Le bas du village ; **Oh nann ! An dra-he zepand d'ar c'hêriou hañ ! Ba'r Washaleg amañ oa ar veunteun ha ar machinou dru oa ba penn-traoñ gêr lem a'h ee an dour** : Oh non ! Ça dépend des communes hein ! Ici à Goassalec, il y avait une source et les machins fertiles se trouvaient au bas du village là où l'eau allait *(Berrien)*
- **Re ar c'hêriou** : Ceux (/celles) des villes ; **Mad é an dra-he da re ar c'hêriou ! Me 'h a da reiñ an dra-he d'an hi(ni) basseo** : C'est bon pour ceux des villes ! Je vais donner ça à celui qui passera *(Skrigneg)*
- **Re-gêr** : (des) Villageois / (des) Citadins ; **Ar re-gêr neuhe 'n-om jikour !** : Alors les villageois s'entraident ! *(Skrigneg)* ; **Ha gou(de)-se viser 'h o(be)r chistr deus an noñs, toud ar re-gêr ! Ba du-m(añ) oa ur pressouer** : Et ensuite on faisait du cidre la nuit, tous les villageois ! Chez moi il y avait un pressoir *(Lannedern)* ; **Ba keme(n)t kêr oa toud oa un' bennaket, ka(ji)mant-sur mïoc'h penvidig 'vid ar re-all ha' na liñseniou espress 'vi(d) an dra-he ! Ga dantelezh ha-traou hag a breste d'ar re-gêr pé vije un' marw** : Dans quelque village que ce soit il y avait quelqu'un, très certainement plus riche que les autres, qui avait des draps exprès pour ça ! Avec dentelles et tout, il prêtait aux villageois lorsqu'il y avait un mort *(Berrien)*
- **Ur yêr** : Un chez soi ; **Ah ya ! Te heus un ti 'ha ! Marianna ! Ah ! Hezh so 'è ur c'hosh-ti ! – Ma ! Engal é ! Ur yêr meus papred ! Pé é ur c'hosh-ti pé heñw n'é ket !** : Ah oui ! T'as une maison ma foi ! Marianne ! Ah !

C'est aussi un sale taudis ! – Eh bien ! Ça m'est égal ! En tout cas j'ai un chez moi ! Que ce soit un sale taudis ou pas ! *(Skrigneg)*

**KERC'H** [kɛrh-x] : [***kerch*** 1131-1139] coll (sing. **-enn** ['kɛrhən] / sing. pl. **-ennou** [kɛr'hɛnu]) ; (plant d') Avoine

**Malañ ed, gwinizh, kerc'h ha toud ar pezh vise emm** : Moudre des céréales, du blé, de l'avoine et tout ce qui était nécessaire *(Berrien)* ; **Ar plous-gwinizh oa kalz kaletoc'h hag ar plous-kerc'h heñw oa gwakoc'h** : La paille de blé était beaucoup plus dure et la paille d'avoine était plus molle *(Plouïe)* ; **Ba mis-hero ha mis-du vé hadet gwinizh ha kerc'h** : On sème le blé et l'avoine au mois d'octobre et au mois de novembre *(Berrien)* ; **Ar plous-kerc'h oa gwelloc'h (e)vid ar plous-gwinizh** : La paille d'avoine était meilleure que celle de blé *(Plouïe)* ; **D'ar re-all c'hwi rey kerc'h** : Tu donneras aux autres de l'avoine *(Plonee)* ; **Roiñ ur vosad-kerc'h d'ar c'heseg** : Donner une jointée d'avoine aux chevaux *(Poullaouen)* ; **Un dihan vise gwraet keit-ha vïe ar c'herseg 'tibiñ o damm kerc'h** : On faisait une pause pendant que les chevaux mangeaient leur ration avoine *(Ponvel)* ; **Ya, med pé vïe gwraet un dihan vïe ràet beb a damm kerc'h dê** : Oui, mais lorsqu'on faisait une pause on leur donnait à chacun leur ration d'avoine *(Ponvel)* ; **Hag un tamm pekad-kerc'h deuh ar mintin ha un tamm voenn ba'r ras(t)ell !** : Et un tout petit peu d'avoine le matin et un peu de foin dans le râtelier ! *(Skrigneg)* ; **Ha pé tàent d'ar gêr deus an aver(e)nn hanter-noñs neu'n a ràent un tamm kerc'h d'ar jô dé blam noa bet labouret a-hed ar bla** : Et lorsqu'ils venaient à la maison de la messe de minuit ils donnaient alors un peu d'avoine au cheval parce qu'il avait travaillé toute l'année *(Kleden)* ; **Ha goud(e) neuhe vije drailhet ar c'herc'h** : Et alors après on hachait l'avoine *(Pleiben)* ; **Ar c'herc'h zijenere ha ziwar ar greun fall teue drog** : L'avoine dégénérait et des mauvaises graines provenait de l'ivraie *(An Uhelgoat)* ; **Keseg aet da honid o c'herc'h** : Des chevaux partis gagner leur avoine *(Poullaouen)* ; **Ar c'herc'h oa sterd da zornañ, sell ahe pé vije bet astennet war ar park diboe ur c'hrogad hag oa kalz aesetoc'h da zornañ ! Ha dibellañ ree, ya 'ha !** : L'avoine était difficile à battre, donc là lorsqu'il était étendu sur le champ depuis une bonne période il était beaucoup plus aisé à battre ! Et la balle se détachait, oui ma foi ! *(Berrien)* ; **Daon ya ! Labour oa sur ! An dra-he é ar bern labour zo bet gwraet ganomp da droc'hañ an dramm gerc'h ar mod-se** : Dam oui ! C'était du boulot, c'est sûr ! C'est l'énorme travail que nous avons fait pour couper la javelle d'avoine comme ça *(Berrien)* ; **Kerc'h vé ràet dê raog mond d(a) labour(a)d ! Ha plous-kerc'h vé ràet d'ar saout ! D'ar c'herseg vise ràet ar foenn-melchon dê ha pil-lann !** : On leur donne de l'avoine avant d'aller travailler ! On donne de la paille d'avoine aux vaches ! On donnait aux chevaux le foin mélangé à du trèfle et de l'ajonc fourrager ! *(Speied)* ; **Ar c'herc'h vise laket ba'r vorn da graso pé vise tennet ar bara maes, me n'onn ket (ha)g-eñ vise ket laket un tamm horzenn-goat barzh matre'n da dommañ 'nèi un tamm, war-lerc'h vise deut ar bara maes** : On mettait l'avoine dans le four à griller lorsqu'on sortait le pain, je ne sais pas si on n'y mettait pas un peu de fagot de bois pour le chauffer un peu, après avoir sorti le pain *(Ponvel)* ; **(Ne)med-seped vïe daw kaou(d) plous mad ! Plous-kerc'h ! Me(d) ar plous-kerc'h vïe laket (a)-gost(e) un tamm bihen 'raog vije re sec'h, kar ar plous-kerc'h sec'h a bade ket è, me(d) lem a vije un tamm bihen a-raog oa sec'h : Gweñwn ahe gis-se, an dra-he zerc'he an taol deuh ar pressou(e)r !** : Si ce n'est qu'il fallait avoir de la bonne paille ! De la paille d'avoine ! Mais on mettait un petit peu la paille d'avoine de côté avant qu'elle ne soit trop sèche, car la paille sèche d'avoine ne durait pas non plus, mais là un petit peu avant qu'elle ne soit sèche : Souple là comme ça, ça résistait au pressoir ! *(Skrigneg)*

- **Be kerc'h kras ba e rèr** : Ne pas tenir en place (enfant) (mot-à-mot : Avoir de l'avoine grillé dans le cul) ; **Hezh so kerc'h kras ba e rer** : Il ne tient pas en place *(Motre)*
- **Bleud-kerc'h** : Farine d'avoine ; **Ha sete ni gemere ar bleud, bleud-kerc'h** : Et donc nous prenions de la farine, de la farine d'avoine *(Pleiben)* ; **Vis(e) debet vïou, med d'ar gwener neu'n vis(e) gwraet youd bleud-kerc'h, youd arsiled** : On ne mangeait pas d'œufs, mais alors le vendredi on faisait de la bouillie à la farine d'avoine, de la bouille d'avoine *(Kergloff)*
- **Kerc'h-hañw** : De l'avoine d'été ; **Kerc'h-hañw, gwinizh-hañw vïe laket** [lake:d-t] **ma galle ket ober** : On mettait de l'avoine d'été, du blé d'été s'il ne pouvait pas faire *(Berrien)*
- **Pell-kerc'h** : Balle d'avoine ; **Pell-kerc'h vis(e) laket ba'r holvïou, set' vïe daw dispartïañ 'n heñi prop, c'hwi oar walc'h, pé vïer 'torn(añ)** : On mettait de la balle d'avoine dans les couettes, il fallait donc séparer le propre, vous savez bien, lorsqu'on battait *(Plonee)*
- **Pochon-kerc'h** : Poche à avoine (musette) ; **Set' ar pochon-kerc'h a jome war ginou ar jô hag ar jô zebe kerc'h ar mod-se** : Et donc la poche à avoine restait sur la gueule du cheval, le cheval mangeait ainsi de l'avoine *(Ponvel)*
- **Pochonad-kerc'h** : (Musette / Poche) d'avoine ; **Ga'r c'herseg vis(e) ràet bep a bochonad-kerc'h dê, ar c'herseg vis(e) 'troiñ ar manej** : On donnait à chaque cheval une poche d'avoine, les chevaux tournaient le manège *(Ponvel)* ; **Ur bochon(ad)-kerc'h vij(e) laket dê ! Pa 'h een un tu mennaket da gass ur garg-traou a vije laket kerc'h ba ur pochon ha pa vije 'tiskargañ ar garg vije rôet hezh dê da zibiñ ar c'heid-se pé vije 'tiskarg ar garg, blam dê da jom trankil !** : On leur mettait une poche d'avoine ! Lorsque j'allais quelque part pour envoyer un chargement, on mettait de l'avoine dans une poche et lorsqu'il déchargeait, on la leur donnait pour manger pendant ce temps lorsqu'il déchargeait, afin qu'ils restent tranquilles ! *(Skrigneg)*

**KERC'HAD / KERC'HED** ['kɛrhəd-t] ['kɛrhɛd-t] : [***querchat*** 1632] vb. ; Aller chercher / Ramener

**Mond da gerc'had ur garg traou bennaket** : Aller chercher un chargement de trucs *(Poullaouen)* ; **An heñi oa deut da gerc'had (a)nèoñ** : Celui qui vint le chercher *(Plonee)* ; **Me zo 'hond da gerc'h(ad) ur bann'h chistr bremañ !** : Je vais aller chercher du cidre maintenant ! *(Skrigneg)* ; **Set(u) un devezh p(a) oa hond da gerc'had dour** : Un jour donc quand il allait chercher de l'eau *(An Uhelgoat)* ; **Hag hi da gerc'had ur spilhenn ha toull (a)nê toud** : Elle prit une épingle et les troua tous *(Sant-Hern)* ; **Sete oa libr-cheu, oa keme(d) mond da gerc'hed d'o(be)r !** : C'était donc à la bonne franquette, il n'y avait qu'à aller chercher ! *(Skrigneg)* ; **Amañ oa ket nessesser d'ond ken uhel 'ta da gerc'had dour** : Il n'était pas ici indispensable de venir si haut pour chercher de l'eau *(Poullaouen)* ; **Po keme lar d'ho meveien dond da gerc'had (a)ha(n)on** : Tu n'auras qu'à dire à tes valets de venir

me chercher *(Plonee)* ; **'H a da gerc'had bara da Uhelgoat da di ar Guillou** : Il va chercher le pain à Huelgoat chez Guillou *(Skrigneg)* ; **Dond da gerc'had un dra benneg ba (a)n espissiri** : Venir chercher quelque chose à l'épicerie *(Plourac'h)* ; **Ar mein-neve vije red mond da Blivin, Maël-Carhaix, Karais da gerc'had (a)nê, med kalz kerroc'h oa (a)nê !** : Les nouvelles ardoises, il fallait aller les chercher à Plevin, Maël-Carhaix, Carhaix, mais elles étaient beaucoup plus chères ! *(Skrigneg)* ; **Ma pa ket hañi e-bed, c'hwi tày dé gerc'h un taol-gwen(an) 'benn 'h ee-heñw ba beg ar wênn ha rekuperiñ 'naoñ ha kass 'naoñ ganoc'h** : Si tu n'en avais aucun, tu venais chercher un essaim d'abeilles avant qu'il aille au sommet d'un arbre et le récupérer et l'emporter *(Kleden)* ; **Bon a-wechou memes a ziwanent ba'r parkeier 'benn vijent kerc'het** : Bon parfois même ils germaient avant qu'on soit allé les chercher *(Berrien)* ; **Ha gou(de)-se pé gomañsè ar skoul, me 'h ee dé gerc'hed (a)nèi, war-lerc'h 'h een dé gerc'hed ar veuc'h lakeèn (a)nèi ba'r c'hrow** : Et ensuite lorsque l'école commençait, j'allais la chercher, après que je fus allée chercher la vache je la mettais dans la crèche *(Laz)* ; **Ya, ur pennad-hent, mond da gerc'h 'nèi hanter-hent ! Vis(e) 'ambrougañ 'nèi blam da gaoud un tamm chokolad** : Oui, un bout de route, aller la chercher à mi-chemin ! Il l'accompagnait afin d'avoir un peu de chocolat *(Kolloreg)* ; **Ha gou(de)-se vïemp 'hond da gerc'h ar bar(a), dé Bont-Stang, war hon c'hein** : Et nous allions ensuite chercher le pain, à Pont-Stang, (porté) sur le dos *(Sant-Wazheg)* ; **Lod a'h ee da gerc'he(d) gousil d'ar Monts d'Arrée da-lec'h (e)ma an *antenne* 'hont, da housilhañ** : Certains allaient chercher de la litière dans les Monts d'Arrée là-bas où est l'antenne, pour faire les litières *(Karnod)* ; **Brem(añ) (e)maint re vraw, brem(añ) vegn kass(et) ga'n oto ha kerc'het ga'n oto** : De nos jours ils sont trop biens, de nos jours on les envoie et on va les chercher en voiture *(Plonee)* ; **Me(d) amañ gi-mañ alïes, ma zad a'h ee da gerc'he(d) bleud war i gein, pugur oamp ket pell deus mil(in) Grec'h Niver ah(e)** : Mais souvent ici, mon père allait chercher de la farine (en portant) sur son dos, puisque nous n'étions pas loin du moulin de Krec'h Niver là *(Skrigneg)*

- **Erro da gerc'hed *udb.*** : Venir chercher (prendre) *qqchose* ; **E'o on da gerc'h ma disglai ma lesket amañ dec'h** : Je suis venu chercher mon parapluie que j'avais laissé ici hier *(Ponvel)* ; **Ma ! Amañ neus gwraet, 'vi(d)-noñs, an horolach ur son drol ! Ma ! Ma'hat vo e'i an Ankou da gerc'hed un' bennaket** : Eh bien ! Ici cette nuit l'horloge a fait un drôle de bruit ! Eh bien ! L'Ankou va probablement arriver pour prendre quelqu'un *(Skrigneg)*
- **Kerc'had da gaoud *ub.*** : Aller chercher *qqn.* ; **Pé oaint kerc'het da gaoud (a)nèi** : Lorsqu'ils sont allés la chercher *(Kergrist)*
- **Mond da gerc'had *ub.* d'ar gêr** : Aller chercher *qqn.* pour le ramener à la maison ; **Aet oain da gerc'had ar saout d'ar gêr, med ne oa nekon e-bed kin ba'r park !** : J'étais allé chercher les vaches pour les ramener à la maison, mais il n'y en avait plus aucune dans le champ ! *(Plouïe)*

**KERC'HEI** ['kɛrhɛj] : [gaul. ***curcio*** ; vx. br. ***corcid*** ; ***quercheiz*** 1499] n.f. (pl. **-ed** [kɛr'hɛjəd-t]) ; Héron

- **Kerc'hei a les pesk bihan / A zeb melc'hwedenn d'he c'hoan** : Héron qui laisse petit poisson / Mange limace à son souper (c-à-d. Qu'il ne faut pas faire la fine bouche sous peine de misère) *(Plouïe)*

**KERC'HEN** ['kɛrhən] : [vx. br. ***circin, cirhin(n) ; querchen*** 1519] n.m. ; Tour du cou

**Ur liw morvontet ba he c'herc'hen** : Une couleur sale dans son tour de cou *(Poullaouen)*

- **Harlinkad he c'herc'hen** : La taquiner ; **Be (e)ma é harlinkad he c'herc'hen** : Il est en train de la taquiner *(Plouïe)*

**KERENT** ['ke:rən-t] : [vx. br. ***carant*** ; ***querent*** XVᵉ] n.pl. (& pl. **kereñchou** [ke'rɛ̃ʃʃu] parentèle) ; Parents

**Da dad oa kerent deuh ar-he ?** : C'étaient des parents à ton père ? *(Plouïe)* ; **Ma c'hereñchou** : Ma parentèle *(Lannedern)*

**KERES / KELES / SKERES** ['ke:rəz-s] ['ke:ləz-s] ['ske:rəz-s] : [***queres*** 1499] coll. ; (des) Cerises

✗ *syn.* : ***babioles, kignes***

**Skeres, deb(et) meus deusoute 'r bla-m(añ), be zo plant-skeres ahe, passeet-hègn brem(añ)** : Des cerises de Montmorency, il y a là des plants de cerise, ils sont maintenant passés *(Laz)*

**KERMESS** ['kɛrmɛs] : [***kermes*** 1931] n.m. ; Kermesse

**Un dèn ba'r c'hermess** : Une personne à la kermesse *(Kolloreg)* ; **Ya kermess bep pla vise gwraet** : Oui on faisait une kermesse chaque année *(Kolloreg)*

**KERNE** ['kɛ̀rne] : [***Querneau*** 1499] n.pr. ; Cornouaille (Bretagne)

**Dam ar Bretagn zo bet diviset mod-se ba lodennou, nin zo ba Kerne amañ kea !** : C'est parce que la Bretagne a été divisé en parties, nous ici nous sommes en Cornouaille n'est-ce pas ! *(Kolloreg)*

- **Dañs-Kerne** : Danse de Cornouaille (gavotte-montagne) ; **An dañsou barzh kreis-Bretagn amañ 'hi-mañ gwich-all, pé vise kontet deus an dañs a vije laret dañs-Kerne deusontañ** : Les danses du centre-Bretagne ici autrefois, lorsqu'on parlait de la danse on disait la danse de Cornouaille *(Plourac'h)* ; **Deus heñi a reer dr(e) amañ 'hi-mañ, heñi Skrigneg ha heñi Plourac'h, ar re-he lar dañs-Kerne deuhonto-toud** : De celle qu'on fait par ici, celle de Scrignac et Plourac'h, ils les appellent toutes danse de Cornouaille *(Plourac'h)*

**KERNEVOD** [kɛr'ne:vəd-t] : [***Kernevod*** 1857] n.m. & n.pr. (pl. **-ed** [kɛrne'vo:dəd-t]) ; Cornouaillais (habitant) / **KERNEVODES** [kɛrne'vo:dəz-s] : [***Kernevaudès*** 1732] n.f. & n.pr. (pl. **-ed** [kɛrnevo'de:zəd-t]) ; Cornouaillaise (habitante) / Kenevodes (nom du vêtement traditionnel de Cornouaille pour les femmes)

**Houmañ zo ur Gernevodes** : C'est une Cornouaillaise *(Lannedern)* ; **Ma mamm-gozh sur hag a oa-i in kernevodes heñ ! Meus ket bet anveet 'nèi (ne)med mod-se !** : C'est certain que ma grand-mère était en « kernevodes » hein ! Je ne l'ai connu que comme ça ! *(Skrigneg)* ; **In kernevodes ga hi c'hoef ha-toud ! Ar vrozh hir hag ar jemejetenn ha neuhe ar boned du** : En kernevodes avec sa coiffe et tout ! La longue robe, le gilet et alors le bonnet noir *(Skrigneg)* ; **Daon ! Gwel a res kernevodésed, houz(e)s walc'h, pé vent gwisket !** : Mais diantre ! Tu vois bien les femmes en « kernevodes », tu sais bien, lorsqu'elles sont vêtues *(Skrigneg)* ; **Ya, ur bragou poltok oa ha vije ur bouton ahe his-se, bragou kernevod** : Oui, il y avait un pantalon en suédine dont le bouton était là, un pantalon cornouaillais *(Skrigneg)*

**KERZHED** ['kɛ̀rzə(d-t)] ['kɛrhɛd-t] ['tjɛhɛd-t] : [***querzet*** 1499] vb. ; Cheminer / Foncer / Fonctionner correctement / Envoyer / Marcher vite (cf. **KÊ**)

**Hezh a gerzh** : Il fonce *(Plouïe)* ; **Kerzh ba'r forn !** : Fonce dans le four ! *(Landelo)* ; **Kerzh da grampouessa** : Envoyer sur les roses *(Berrien)* ; **Kerzh (e)ta !** ['kɛ̀rsta] : Fonce ! *(Berrien)* ; **Mad ma haotr ! Kerzh da wel 'ta !** : Bien mon garçon ! Va donc voir ! *(Plouïe)* ; **Goude gerzhont ahe, houzoh walc'h, neuhe cheñchont roud 'ta !** : Après là elles foncent, vous savez bien, alors elles changent de route tiens ! *(Skrigneg)* ; **Beñ (e)mon kerzh d'ar bresel, ar re-se zo deklaret ar bresel hag etresse** : Bon je marche à la guerre, ils se sont déclarés la guerre entre eux *(Plonee)* ; **Poan na ket ur bern, med oa ket (e)vid kerzhed** : Mal, il n'avait pas des masses, il ne pouvait pas marcher *(Lokarn)* ; **A gerzh mad an traou** : Les choses fonctionnent bien *(Poullaouen)* ; **Kerzhet da lakad un dra mennaket ba penn ar vugwale ga boued ar mod-se...** : Allez faire rentrer quelque chose dans la tête des enfants avec une telle nourriture... *(Kergloff)* ; **Hezh gerzh war i benn** : Il marche sur la tête *(Kleden)* ; **Ha troc'het ar bord ga un treñch espress d'o(be)r blamed d'an dour da gerzhed** : On tranchait le bord avec une houe exprès pour le faire afin que l'eau chemine *(Skrigneg)* ; **Bon, ar moc'h 'benn ar fin gerzhent ket ken mad-se ha 'n-om lak(et) an dud d'o(be)r saout-laezh** : Bon, pour finir les cochons, ça ne marchait pas si bien que ça, les gens se sont mis à produire des vaches laitières *(Lokarn)* ; **Oh ! Ha hezh so un' digourdi, heñ a gerzh ! 'N-ur vond 'souïss-a-dreñw ga i voued hag a roul anê hag a gass anê !** : Oh ! Et c'est un dégourdi, il marche ! En avançant à reculons avec sa nourriture, et la rouler de l'amener ! *(Skrigneg)* ; **Me(d) an dra-he oa un taol tapet ga'r c'heseg ar mo(d)-se pé oagn abitüet d'ond, vije bet dê ur wich, goud(e) a gerzhent !** : Mais c'était un coup pris par les chevaux comme ça lorsqu'ils étaient habitués à partir, ça leur arrivait une fois, après ils fonçaient ! *(Skrigneg)*

- **Keuc'h** [cøx] : imp. ; Viens ! (employé pour appeler un cheval sans le nommer)
- **Kerh** [cɛrx] imp. : Viens ! (employé pour un chien)

**KESEG / KERSEG** ['ke:zəg-k] ['kerzəg-k] : [***quesec*** 1659] n.pl. ; Chevaux

✗ *m. comp.* : ***lon-keseg*** ; & *cf.* : ***chô, kaseg, marc'h***

**Ren ar c'heseg** : Conduire les chevaux *(Laz)* ; **Vise laket dow geseg vad pe tri, lod lake tri** : On mettait deux bons chevaux ou trois, certains mettaient trois *(Berrien)* ; **Nann, n'é ket bet en afer da 'r c'heseg 'nèi** : Non, elle n'a pas été en charge des chevaux *(Laz)* ; **Be oa kalz a geseg hag a'h ee-kuit mo(d)-se gwich-all, oa da ziwoull hañ !** : Il y avait beaucoup de chevaux qui partaient ainsi autrefois, il fallait faire attention hein ! *(Skrigneg)* ; **Charr(añ) ar c'heseg ! Boueta 'nê da zigentañ, ga melchen pé vij(e) an hañw ! Ga lann pé vij(e) ar gooñ !** : Conduire les chevaux ! Les nourrir tout d'abord, de trèfle lorsque c'était l'été ! D'ajonc lorsque c'était l'hiver ! *(Skrigneg)* ; **Ha goude ga'r manej vije pilet lann, ar c'heseg zebegn kemed an dra-h(e) hañ ! Lann, ur boutegad-lann ha plous** : Et après avec le manège on pilait l'ajonc, les chevaux ne mangeaient que ça hein ! De l'ajonc, un panier d'ajonc et de paille *(Berrien)* ; **Dre amañ vije keseg mïoc'h** : Par ici il y a avait plus de chevaux *(Skrigneg)* ; **Ba ur feurm vije naw pe deg (a) geseg** : Il y avait neuf ou dix chevaux dans une ferme *(Skrigneg)* ; **Heñzh regulo an ar deuh ar mod da jecho ar c'herseg** : Et il régule la charrue selon la manière de tirer les chevaux *(Kleden)* ; **Ar c'heseg bihen vije gwerzhet 'è** : On vendait aussi les petits chevaux *(Skrigneg)* ; **Ma zad-kàer n'é ket saout na emm, hañw oa keseg !** : Mon beau-père ne voulait pas de vaches, lui c'étaient les chevaux *(Skrigneg)* ; **D'ar c'herseg vise ràet ar foenn-melchon dê ha pil-lann !** : On donnait aux chevaux le foin mélangé à du trèfle et de l'ajonc fourrager ! *(Speied)* ; **Oh ! Ar c'heseg, ba'r feurmou prop, vïe antretenet mad heñ ! Kerc'h ha voenn !** : Oh ! Les chevaux, dans les fermes convenables, étaient bien entretenus hein ! De l'avoine et du foin ! *(Poullaouen)* ; **'Telc'hen ar reñjennou deuh ar c'heseg da zelc'hen 'nê war-eñwn, sete vijent chechet deus tu pe du** : Tenir les rênes des chevaux pour le garder droit, on les tirait donc d'un côté ou de l'autre *(Skrigneg)* ; **An heñi oa ar gwashañ herve oa ar grom, 'n-om ga(v)e ar c'herseg dé vi stanket, lous o vri hag ar re-gozh neuhe halle mervel !** : La pire c'était paraît-il la gourme, les chevaux se trouvaient encombrés, le nez sale et alors les vieux pouvaient mourir *(Ponvel)* ; **War an a vije laket pe(v)ar geseg ha war ar brabañ vije laket dow geseg** : On mettait quatre chevaux à la charrue et au brabant in mettait deux chevaux *(Berrien)* ; **Gwelloc'h a blije ar c'heseg daoñ (e)vid ar saout** : Il préférait les chevaux aux vaches *(Skrigneg)* ; **Ar c'heseg vije lard** : Les chevaux étaient gras *(Skrigneg)* ; **Tud rust deus o geseg vis(e)** : Il y avait des gens violents envers leurs chevaux *(Plouïe)* ; **Ha da gerc'had melchen d'ar c'heseg** : Et d'aller chercher de trèfle pour les chevaux *(Berrien)* ; **« Ri ! » vé lar(e)t d'ar c'herseg ma 'h a-hè re vounnus, « Hohoho, ri a-dreñw ! »** : On dit « En arrière ! » aux chevaux s'ils vont trop vite, « Hohoho, en arrière ! » *(Kleden)* ; **Med ar c'heseg alïes 'è a jome, pa vije laket re dê dreñw** : Mais souvent les chevaux restaient (sans bouger) aussi, lorsqu'on leur mettait trop à l'arrière *(Ar Fouillez)* ; **Ar re-he vije laket d'ar c'heseg pa vise klañw o skoaiou ga an dorchenn** : On les mettait aux chevaux quand leurs épaules étaient meurtries par le coussin *(Skrigneg)* ; **Ha sod ar c'heseg ga'r patates ! Ha oa ket mad reiñ re dê, petramant a 'n-om ga(v)ent re inervet ga'r patates !** : Et les chevaux raffolent des patates ! Il ne fallait pas trop leur en donner, sinon ils devenaient trop énervés à cause des patates ! *(Skrigneg)* ; **Med ma oa ket moien d'ar c'heseg d'ond barzh vïe daw ober ga'r valc'h, ma oa ur prad bouilhenneg oa ket moien da lakad keseg barzh** : Mais les chevaux ne pouvaient pas entrer on devait faire à la faux, si le pré était bourbeux on ne pouvait pas faire entrer de chevaux *(Berrien)* ; **Ar c'heseg oa moteur ar feurm** : Les chevaux étaient le moteur de la ferme *(Plouïe)* ; **Deus ar c'heseg oamp kaoseal deus ar re maltournet, 'houz(e)s a-walc'h** : Pour les chevaux on parlait de ceux qui marchaient les pieds vers l'extérieur, tu sais bien *(Ponvel)* ; **Ur c'hazh evel un toucher-keseg war-gein ur c'hi** : Un

chat comme un jockey sur le dos d'un chien *(Poullaouen)* ; **Me jomo da ziwall ar c'heseg** : Moi je resterai surveiller les chevaux *(Plonee)* ; **Krog oa ar c'heseg da vreskenn** : Les chevaux commençaient à s'exciter *(Poullaouen)* ; **Beñ toud ar c'heseg oaint ket mem mod, ar re-se zo héñvel deus an dud un tamm ya** : Ben tous les chevaux n'étaient pas pareils, ils sont un peu comme les gens oui *(Plouïe)* ; **Toud an dud neugn ket memes karakter, ga'r c'heseg oa (iv)e memes-mod** : Tous les gens n'ont pas le même caractère, c'était pareil pour les chevaux *(Plouïe)* ; **Me reen ket mann (e-)bed (ne)med ren ar c'heseg (aha)naon** : Mais je ne faisais rien d'autre que de conduire les chevaux *(Speied)* ; **Deuet da wel ar c'heseg pugur ar re-he voa war e gont** : Venus voir les chevaux puisque ils étaient sous sa responsabilité *(Plonee)* ; **Ar c'heseg voa (o) tiskrap(ad) ba ar c'hrow** : Les chevaux s'agitaient dans l'écurie *(Plonee)* ; **Ar c'heseg neus un toull, an dra-h(e) zo aes, fentus a-walc'h hañ** : Les chevaux ont un trou, c'est facile, c'est assez marrant hein *(Skrigneg)* ; **Pé vijemp ga'r c'heseg d'ar mare-se (é) troiñ douar** : Lorsqu'on utilisait les chevaux à cette époque pour labourer la terre *(Plouïe)* ; **A-wechou pé teue keseg ha' oaint ket kustum da labour assames pad un neubeud amzer vije ket ingal toud an traou gate** : Parfois lorsque des chevaux venaient et n'étaient pas habitués à travailler ensemble pendant un peu de temps ils ne faisaient pas tout de façon régulière *(Plouïe)* ; **Beñ an dow chô vïe kost-ha-kost ga'r sparl, heñw vïe staget deuh an alar, sete pé yee ar c'heseg war ar raog, an alar yee ba'n douar** : Ben les deux chevaux étaient côte à côte avec le palonnier, il était attaché à la charrue et donc quand les chevaux avançaient, la charrue allait dans la terre *(Plonee)* ; **Ar plac'h reñke o(be)r toud, labourad ga'r c'heseg** : C'était la femme qui devait tout faire, travailler avec les chevaux *(Berrien)* ; **Ar Leonarded brene kalz a gerseg ba amañ gi-m(añ) ba'r vro** : Les Léonards achetaient beaucoup de chevaux ici au pays *(Kergloff)* ; **Roiñ ur vosad-kerc'h d'ar c'heseg** : Donner une jointée d'avoine aux chevaux *(Poullaouen)* ; **Ar sparl vise laket dow geseg kost-ha-kost ha dow-all a-raog, pe(va)r geseg vise laket war an ar** : Le palonnier on mettait deux chevaux côte-à-côte et deux autres devant, on mettait quatre chevaux à la charrue *(Berrien)* ; **Ha goulskoude me meus gwelet labourad ga keseg hañ, keseg toud !** : Et pourtant moi j'ai vu travailler avec les chevaux hein, que des chevaux ! *(Plouïe)* ; **Med ur wech an amzer vij(e) kass(e)t ar c'heseg d'ar stern, da gaoud ar marichal** : Mais une fois le temps on amenait les chevaux à l'attelage, chez le maréchal-ferrant *(Skrigneg)* ; **Ah(e) so kerseg liw ga'n heol, liw ga'r loar ha liw ga'r stered !** : Il y a là des chevaux de couleur du soleil, de couleur de la lune et de couleur des étoiles ! *(Landelo)* ; **Ar row oa ur chadenn vras hag a vije staget ar c'heseg direktamant gati deuh an alar pé vije daw dond 'dreñw** : La « row » était une grosse chaîne sur laquelle on attachait directement les chevaux à la charrue lorsqu'il fallait reculer *(An Uhelgoat)* ; **Ar c'heseg oa pawata gad o zreid a-raog** : Les chevaux tapaient de leurs pattes avant *(An Uhelgoat)* ; **Foar mis-du neu'n oa foar ar c'herseg, kerseg 'n-om ga(v)e deus partoud ! Hag ur bern eubeulien bihen vis(e) gwerzhet** : La foire du mois de novembre était alors celle des chevaux, des chevaux se retrouvaient de partout ! Et on vendait énormément de petits poulains *(Kergloff)* ; **Keseg staget deus ailhedennou** : Des chevaux attachés à des anneaux *(Poullaouen)* ; **D'ar c'heseg vije red troc'ho lann ha' basseè un dèn a-peu-prè an hanter deuh e amzer 'tre troc'ho lann ha drailhañ 'naoñ ha soeñgn ar c'heseg ha skarzh dindan** : Il fallait couper de l'ajonc aux chevaux, une personne passait approximativement la moitié de son temps entre couper l'ajonc, le hacher, soigner les chevaux et vider sous eux *(Lokarn)* ; **An a(v)al-troad, ar moustreid, an dra-h(e) zo 'vi(d) ar c'heseg, ho « aval-troad » é sañs(et) o moustroad** : La cheville, les pâturons, ça c'est pour les cheveux, et ton « aval-troad » c'est sensément leur pâturon *(Laz)* ; **Ba du-m(añ) vis(e) ket ràet lann d'ar c'heseg gwech (e-)bed ! Du-m(añ) vïe ràet voenn, petrabes, kerc'h ha neu'n plous !** : Chez moi on ne donnait jamais d'ajonc aux chevaux ! Chez moi on donnait du foin, des betteraves, de l'avoine et alors de la paille ! *(Poullaouen)* ; **Ur varr(e)nn, me(d) un' dew ha hou(zh) oa (e)tre dow damm, deus ar manèj tàè-hi amañ ha deus am(añ) 'h ee-hi d'ar c'houfr b(l)am dé gaoud ur plass d'ar c'heseg** : Une barre, mais une grosse et elle étaient entre deux bouts, elle venait ici du manège et d'ici elle allait au coffre à battre afin d'avoir une place pour les chevaux *(Karais)*

- **Bolodou kaoc'h-keseg** : Du crottin de cheval *(Poullaouen)*
- **Hou(a)rn-keseg** ['hu:rn'ke:zəg-k] (pl. **houarnou-keseg** ['huarnu'ke:zəg-k], **hern-keseg** [hɛ̀rn'ke:zəg-k]) : Fer à cheval ; **Ar marichal hag ar hern-keseg, an harnachou, ar stern da lakad ar lon-keseg** : Le maréchal-ferrant et les fers à cheval, les harnachements, l'attelage pour mettre le cheval *(Skrigneg)*
- **Kaoud gwad-keseg ba'n doworn ha ba'r penn** : fig. Avoir les chevaux dans le sang (m-à-m. Avoir du sang de chevaux dans les deux mains et la tête) ; **Charriter, daw é kared ar c'heseg ! Daw é kaou(d) gwad-keseg ba'n dow(o)rn ha ba'r penn !** : Charretier, il faut aimer les chevaux ! Il faut avoir les chevaux dans le sang ! *(Skrigneg)*
- **Keseg-beg** : Chevaux de tête ; **Bet on bet kass ar c'heseg-beg** : J'ai guidé les chevaux de tête *(An Uhelgoat)*
- **Keseg-konkour** : Chevaux de concours ; **Lak an dibr war ar c'heseg-konkour** : La selle mise sur les chevaux de concours *(Plonee)*
- **Koursou-keseg** : Des courses de chevaux ; **Bemde 'h ee 'vi(d) ar c'hoursou-keseg** : Il allait quotidiennement pour les courses de chevaux *(Skrigneg)*
- **Manej dre geseg** : Manège à chevaux ; **Ur manej dre geseg da droiñ (a)nèi** : Un manège à chevaux pour la faire tourner *(An Uhelgoat)*
- **Marailhad (e)vel ar c'heseg** : Bâiller comme les chevaux (c-à-d fort) *(Poullaouen)*
- **Marc'hadour-keseg** : Marchand de chevaux ; **Me oa klask mond da varc'hadour-keseg** : Je cherchais à devenir marchands de chevaux *(Plonee)*
- **Mekanik-keseg** : Machine à chevaux ; **Me meus gwelet dornañ ga mekanikou-keseg** : J'ai vu battre avec des machines à chevaux *(Berrien)*
- **Pa c'hwezh an a(v)el diwar ar Releg / Na vreskenn na saout na keseg** : Quand le vent souffle du Relec / Ne s'affolent ni les vaches ni les chevaux *(Plouïe)*
- **Teil-ke(r)seg** [tɛj'ke:zeg-k] [tɛj'kerzeg-k] : (du) Fumier de cheval

**KESEG-CHERVICH** ['ke:zək 'ʃɛrviʃ] : n.pl. ; Étalons

**KESS** [kɛs] : n.m. (pl. **-ou** ['kɛsu]) ; Caisse (organisme qui gère les fonds en dépôt) (cf. **KACHED**)

**Làeret arc'hant ba'r c'hess, sete oa aet serten da rambours goud(e)-se** : De l'argent volé dans la caisse, il était donc certain de rembourser ensuite *(Plonee)*

**KEST** [kɛst] : [***quest*** 1659] n.f. (pl. **-ou** ['kɛstu]) ; Quête

**Te n'out ket bet, Élise ? Kestal...** : Toi tu n'es pas allée, Élise ? Quêter... *(Skrigneg)* ; **Choaj a ra an hi(n)i neus c'hoant, pedur toud emaint en kest...** : Choisir celle qu'il veut, puisqu'elles sont toutes en quête... *(Skrigneg)*

- **Kest an amann** : (trad.) Quête du beurre (destinée au prêtre entre avril et mai)
- **Kest an neud** : Quête pour la mariée (quête du fil) ; **Me meus choñj ur blavezh, amañ hi-mañ ba'h an ilis oa ar mod neuhe, vije kest an neud !** : Je me rappelle une année, ici-même à l'église c'était alors la coutume, on faisait la quête pour la mariée ! *(Skrigneg)*
- **Kestal an neud** : Faire la quête pour la mariée (quêter le fil) ; **Daon eo ! Ha oan laket ha oan aet da gestal 'n neud !** : Bien sûr que si ! On me fit faire et j'allai faire la quête pour la mariée ! *(Skrigneg)*

**KESTAL** ['kestəl] : [***questaff*** 1499] vb. ; Quêter / Faire la quête (de)

**Mond da gestal ! Heginane zo mond da houll boued ba'h an tïer** : Aller quêter ! « Au gui l'an neuf » c'est aller demander de la nourriture dans les maisons *(Skrigneg)* ; **An dra-he oa 'tro poent ma mamm-gozh, a'h ee tud da gestal 'vi(d) an ilis** : C'était vers l'époque de ma grand-mère, les gens allaient quêter pour l'église *(Skrigneg)* ; **Da gestal un tamm bara, un tamm bleud, da gestal amann ha ed memes !** : Pour quêter un bout de pain, un peu de farine, pour quêter du beurre et même du blé ! *(Skrigneg)* ; **Ha vije ar c'holist vije (as)sames gantoñ, i dud daoñ nije droed d'ond da gestal neuhe un tamm** : Et l'enfant de chœur était avec lui, ses parents avaient alors un peu le droit d'aller quêter *(Skrigneg)* ; **Ah ya ha oan bet kestal amann ur wech, duzhtu oan dimeet ko(s)imant a-walc'h, oan goull ar wech kentañ** : Ah oui, j'avais fait la quête du beurre une fois, pratiquement de suite que j'étais mariée, j'étais demandé la première fois *(Plouïe)* ; **Goud(e)-se oa rôet hom lein domp ga'r person pugur dam oamp bet kestal** : Ensuite le recteur nous donna notre dîner puisque nous étions allées quêter *(Plouïe)* ; **Pell-zo n'eus ket bet kestet amann hañ !** : Ça fait longtemps qu'on n'a pas quêté du beurre han ! *(Plouïe)* ; **Ya gwech-all, med neuhe vije ur c'harr sañset gantoñ d'o(be)r e dro ha d'ar mare-se vije kestet id !** : Oui autrefois, mais il était alors censé avoir une charrette pour faire son tour et à cette époque on quêtait des céréales ! *(Lennon)*

**KESTÏON / KISTÏON** [k(e/i)s'tijən] [k(e/i)s'ti:n] : [***question*** 1499 ; ***quistion*** 1633] n.f. (pl. **kistionou** [kis'tjɔ̃:nu]) : Question

**A-wechou, pé vïe kistïon da sevel plous uhel war ar bern** : Parfois, lorsqu'il était question de lever haut la paille sur le tas *(Plouïe)* ; **Oa ket kistïon dèi d'ober betissou ga'r re-all na nitra** : Il n'était pas question pour elle de faire des bêtises avec les autres ni rien *(Landelo)* ; **(A-)benn-neuhe oa ket kistïon deus prossesou na nintra e-bed kin !** : Pour-lors il n'était plus question de procès ni plus rien du tout *(Landelo)* ; **Med pé vé kistïon da gaoseal brezhoneg mod-se gaosev ket 'vel so gleet !** : Mais lorsqu'il est question de parler breton comme ça il ne parle pas comme il faut ! *(Skrigneg)* ; **Ha goude-se, 'bénn vïe kistïon d'o(be)r ar c'hoat, oa ket droad dé bil(ad) ar c'hoat (ne)med beb naw bla** : Et ensuite, quand il était question de faire du bois, on n'avait le droit d'abattre du bois que tous les neufs ans *(Sant-Wazheg)* ; **Ha pé vé kestïon neuhè deuh ar c'hafe vé rôet kafe, bara, krampouzh, amann ha koñfitur, gwin... añfeñ ur verenn mad hañ** : Et lorsqu'il est donc question du café (goûter) on donne du café, du pain, des crêpes, du beurre et de la confiture, du vin... Enfin un bon goûter hein *(Plouïe)* ; **Pé oa kistïon dé gerc'had ar bateus, ba du-mañ oa ket jô e-bed 'gement oa kap da chech tamm (e)-bed ! Toud oaint ga'r grom** : Lorsqu'il était question de chercher la batteuse, ici il n'y avait aucun cheval capable de tirer quoi que ce soit ! Ils avaient tous la gourme *(Ponvel)* ; **Pé oa kistïon da werzh(añ) ar gwinizh vïe daw doc'h passeal 'nê ba'n *trieur* 'benn kaoud greun mad dé gass d'ar vagajin, 'vid pêo ar ferm !** : Lorsqu'il était question de vendre le blé, il fallait que vous les passiez dans le trieur pour avoir du bon grain à apporter au magasin, pour payer la ferme ! *(Speied)*

- **Goull kestionou** : Poser des questions ; **Ne houllomp ket kestionou 'vi(d) an dra-h(e) !** : Nous ne posons pas de questions sur ça *(Skrigneg)*

**KESTIONIÑ / KISTIONIÑ** [k(e/i)s'tjɔ̃:nə] : [***qistionni*** 1732] vb. ; Questionner

**Kistion aha(no)mp, goull** : Questionne-nous, demande *(Skrigneg)* ; **Lucien blije ket re daoñ a vise kestionet** : Lucien n'aimait pas trop être questionné *(Plouïe)* ; **Ahe ma kestionet (a)naoñ war an dra-he hag a mamp telefonet dèi ha goullet (a-)ziganti** : Là je l'avais questionné sur ça et nous lui avions téléphoné et demandé (à elle) *(Plourac'h)* ; **Kestionet, ambarket ga'r Boched, dé gestioniñ (a)nê d'ar c'homandantour !** : Ils furent interrogés, embarqués par les Boches, pour les interroger à la kommandantur ! *(Kleden)* ; **Ha ur wech oa Lucien 'hond 'biou ga e geseg hag e garr ha Yann a blije daoñ kestionañ** : Une fois Lucien passa à côté avec ses chevaux et sa charrette et Yann aimait questionner *(Plouïe)*

**KET** [ked-t] : [vx. br. ***ced*** ; ***quet*** 1499] ad. ; Pas

**Na oa ket (a) demz ket d'e zouar, lake ket temz** : Sa terre ne contenait aucun fertilisant, il ne mettait pas d'engrais *(Skrigneg)* ; **Hoñzh na welo k(et) aha(no)n-me 'ha** : Elle ne me verra pas ma foi *(Berrien)* ; **Ha sur n'é-heñw ket digouêt c'hoazh** : Et il n'est sûrement pas encore arrivé *(Plouïe)*

**KETA / KEA** ['keta] ['kea] : [***keta*** 1868] interj. ; N'est-ce pas (cf. **KARA**)

**Dam ar Bretagn zo bet diviset mod-se ba lodennou, nin zo ba Kerne amañ kea !** : C'est parce que la Bretagne a été divisé en parties, nous ici nous sommes en Cornouaille n'est-ce pas ! *(Kolloreg)* ; **Ha ma c'hoar-gàer oa en(e)**

**'e ! Sete me môa tud da zigemer (a)ha(n)on kea !** : Et ma belle-sœur y était également ! J'avais donc du monde pour m'accueillir n'est-ce pas ! *(Ar C'hastell-Ne)*

**KEUÑ** [kœ̃:] [cœ̃:] : [vx. br. ***cod*** ; ***cuez*** 1499 ; ***queuz*** 1519] n.f. ; (du) Regret

**Keuñ né da ve gwel(e)t diskuet hi vri 'è !** : Il regrette aussi d'avoir montré le bout de son nez ! *(Skrigneg)* ; **Meus ket keuñ** [cœ̃:] **boud laket an tan war'nê** : Je ne regrette pas d'avoir mis le feu chez eux *(Kergrist-Moelou)* ; **Ba un tu menneket ma keuñ bi gwraet un dra-all, kar matre'n vis(e) bet digoueet ur maleur dre mé faot, neb lak (a)nèoñ da zigoueiñ** : D'un côté je regrettais de ne pas avoir fait autre chose, car peut-être un malheur serait arrivé par ma faute sans, sans le vouloir *(Kleden)* ; **Keuñ d'o bro nagn eñvantet ar musik (e)vi(d) ar gavotenn** : Regrettant leur pays ils avaient inventé la musique pour la gavotte *(Skrigneg)* ; **Pugur na keuñ goud(e) na laret din pezh na gwraet** : Puisqu'il avait des regrets après m'avoir dit ce qu'il fit *(Kallag)* ; **Nann heñ na ket keuñ, heñ ouïe gast oh o(be)r petra oa-hañw** : Non il n'eût pas de regret, putain il savait ce qu'il faisait *(Landelo)* ; **Med oa ket grav a-walc'h, goud(e)-se na keuñ lar ma vije bet grav, oa ket bet (ne)med pemzete ba'n ospital ha renket dond en-dro da dorriñ 'r c'horn-butun !** : Mais ce n'était pas assez grave, ensuite il regrettait que ce n'eut pas été grave, il n'avait été qu'une quinzaine à l'hôpital et fallait retourner au casse-pipe ! *(An Uhelgoat)*

- **Ar geuñ deus ar re-varw** : Le regret des morts ; **Blam a vijent ga'r geuñ deuh 'n hi(ni) vije marw** : Parce qu'ils avaient le regret de celui qui était mort *(Skrigneg)*
- **Kaoud un tamm keuñ** : Regretter quelque peu ; **Med klêt meus aboe, meus bet un tamm keuñ, pudur laret so diñ aboe oa gleet din be aet ha oa braw** : Mais j'ai entendu depuis, je regrette quelque peu, puisqu'on m'a dit depuis que j'aurais dû aller, que c'était beau *(Skrigneg)*

**KEUNEUD** ['kœ̃:nəd-t] : [***quenet*** 1499] coll. ; Branchages / (du) Petit bois / Combustible de chauffage

✗ *m. comp.* : ***toull-keuneud***

**Yann làer toud ar c'heuneud !** : Yann vole tous les branchages ! *(Plonee)* ; **Kass un toullad horzennou keuneud dèi** : Lui apporter quelques fagots de bois *(Poullaouen)* ; **Ahe (e)ma ar bern keuneud** : Le tas de petit bois est là *(Pleiben)* ; **Ur vrïad keuneud** : Une brassée de petit bois *(Plouïe)* ; **Deut voa ur mell-bern keuneud, paot-powr, ur mell-bern fagod** : Un énorme tas de branchages apparut, mon pauvre, un énorme tas de fagots *(Plonee)* ; **Sec'het voa ar c'hroc'hen pugur voa gwraet tan ga un tamm keuneud bennaket noa ka(v)et** : La peau fut séchée puisqu'il fit du feu avec un peu de branchage qu'il avait trouvé *(Plonee)* ; **Añfeñ an dra-he zo keuneud toud** : Enfin tout ça c'est du combustible *(Berrien)* ; **Toud keuneud ar segneur yee ga Yann** : Yann dérobait tout le combustible du seigneur *(Plonee)* ; **Ah René zo (o) pilad keuneud** : Ah René est en train d'abattre du combustible *(Berrien)* ; **Heñw na tamm keuneud e-bed ba e barkeier, na nitra e-bed** : Il n'avait pas de branchages dans ses champs, il n'avait rien du tout *(Plonee)* ; **Charreadeg-keuneud ha troiadeg-douar** : Grand charroi de bois et grand labour de terre *(An Uhelgoat)* ; **Troc'het mamp fichellou-keuneud ba ur harzh** : Nous avions coupé des fiches de branchage dans le taillis *(An Uhelgoat)* ; **Ur gaseliad keuneud** : Une brassée de petit bois *(Poullaouen)* ; **Un hanter kastellad-keuneud** : Une moitié de charretée de petit bois *(Poullaouen)* ; **Kass un toullad horzennou keuneud dèi** : Lui apporter quelques fagots de petit bois *(Poullaouen)* ; **Oa ket ka(v)et, ar c'heuneud, oa ket droad da douch deuhoute ! Ar c'heuneud a oa war ar fermachou** : On ne trouvait pas, les branchages, on n'avait pas le droit d'y toucher ! Les branchages étaient sur les fermes *(Brennilis)*

- **Broch-keuneud** [brɔʃ'kœ̃:nəd-t] : Tige de bois (brindille d'arbre) ; **Kemer ur broch-keuneud da denn ar gwïou-keñwni !** : Prends une brindille pour enlever les toiles d'araignées ! *(Plouïe)* ; **Ga ur broch-keuneud meus gwraet toullou ba'n douar 'vid treusplantañ ar pitrabes ru** : Munis d'une brindille j'ai fait des trous dans la terre pour repiquer les betteraves rouges *(Plouïe)*

**KEUNEUDENN** [kø'nø:dən] : [***queneuden*** 1659] n.f (pl. **-ou** [kønø'dɛnu]) ; Quenouille / (fig.) Fille frivole, commère, vicieuse (cf. **KEGELL / KIGELL**)

**Houzh zo ur geuneudenn** : C'est une vicieuse *(An Uhelgoat)*

**KEUR** [kø:r] : [***cuer*** 1499] n.m. ; Chœur

**Heñw 'n e saw ba'r c'heur 'h o(be)r demp ur gentel** : Debout dans le chœur il nous faisait une leçon religieuse *(An Uhelgoat)* ; **D'ond tal ar c'heur en(e) ha ene vise laret pezh nise d'o(be)r** : Pour aller là près du chœur et il y disait ce qu'il avait à dire *(Lokarn)*

**KEUSTEURENN** [køs'tø.rᵊn] : [***qeusteurenn*** 1732] n.f. ; Cuisine (& fig & péj.) / Popote / Tambouille / Bordel

**Oh ya ! Ha keusteur'nn oa gantoñ ba'n ti !** : Oh oui ! Et il avait du bordel dans sa maison ! *(Plonee)* ; **Peb kouilhourenn a gav mad hi geusteur'nn ! – Ah ya ! Oh ! An dra-he zo re-wir !** : Chaque souillon aime son bordel ! – Ah oui ! Oh ! C'est trop vrai ! *(Plouïe – Skrigneg)* ; **Hag ar merc'hed, n'é ket 'velt ar baotred ! Ar reñ-h(e) hall chom o-hun, zo digourdïoc'h (a)darr(e) un tamm ha' halle o(be)r o c'heusteur(e)nn o-hun** : Et les filles, c'est pas comme les garçons ! Elles peuvent rester toute seule, elles sont un peu plus dégourdies et pouvaient faire leur popote toute seule *(Skrigneg)*

**KEVELEG** [ke've:leg-k] : [***queffelec*** 1499] n.m. ; Bécasse / & Corbelet (cf. **penn-leveleg**)

✗ *m. comp.* : ***penn-keveleg***

**Mamp ket joñj pe-sort hano, petra oa ar c'heveleg** : Nous ne nous rappelions pas quel nom, ce qu'était la bécasse *(Skrigneg)*

**KEVERDIIÑ** [kevɛr'diᵊ] : [***kevrediiñ*** 1992] vb. ; Faire des courses / Faire son marché

**An hini a'h a da foar Baod hep keverdiiñ zo sod !** : Celui qui va à la foire de Baud sans faire son marché est con ! *(Kergrist)*

**KEVOR** ['keːvɔr] : n.f. ; Bécassine (cf. **KÏOC'H**)

**Sell 'ta : ur c'hevor** : Tiens regarde : une bécassine *(Plourac'h)*

**KEVRE / KERVE / KEWR** ['kevre] ['kɛ̀rve] ['kɛ̀rːe] ['kewr] : [***kefre*** 1716] n.m. (pl. **-ou** [ke'vre-u] [kɛ̀r'(v)e-u] **kervïou** [kɛ̀r'viw]) ; Lacet (pour faire des fagots, enlacer le foin) / Lien

**Ga ur voudenn, ya ha vise lak(e)t ar c'hewr war'nèi** : Avec une meule, oui et on mettait le lien dessus *(Speied)* ; **(E)vid o(be)r drammou ha (e)vi(d) ar c'her'eou goude-se ga'r blegéres** : Pour faire des javelles et pour les liens ensuite avec la ramassette *(Berrien)* ; **Beñ, kerveou-koat vise tapet ha vïent gwïet ha vise troc'het gan ur chalp** : Ben, on prenait des liens en bois et on les tressait et on coupait avec une serpe *(Duod)* ; **Se blije ket din re, ar c'herveou blije ket din** : Ça ne me plaisait pas trop, je n'aimais pas les lacets *(Pluskelleg)* ; **Biskoazh nagn bet gwel(et) o(be)r vagod mod-se ha laket kervïou-koat ! Med gwich-all vije ket gwraet (ne)med mod-se hañ !** : Ils n'avaient jamais vu faire du fagot ainsi en mettant des lacets de bois ! Mais autrefois on ne faisait que comme ça hein ! *(Skrigneg)* ; **Ma vïe ket kerc'h petram ma vïe gwinizh, gwraet ga un tamm d'anê, ga ur c'hewr hag a saw anê war-lerc'h go(ude)-se neu'n dê da sec'h(iñ)** : S'il n'y avait pas d'avoine ou s'il y avait du blé, on faisait avec un peu d'entre eux, avec un lien et ensuite alors on les levait pour qu'ils sèchent *(Speied)* ; **Añfeñ gan ar c'herve-koat, med goud(e) oa 'n-om ga(v)et ar machin o(be)r koat ha gan heñ oa deja un tamm mat aesetoc'h blam da sterdo 'nê ha toud** : Enfin avec le lacet de bois, mais après la machine à faire du bois a débarqué et c'était bien plus facile pour les serrer et tout *(Pluskelleg)* ; **Set(u) an hesk vis(e) troc'het bep pla ha sec'het dé lakad war-gourr(e) ar bern voenn ha vise laket kervïou-koat neu'n ! Med ar re-s(e) oa koat-kelve** : La laîche était donc coupée chaque année et séchée pour mettre par-dessus le tas de foin et on mettait alors de liens en bois ! C'était du noisetier *(Ponvel)*

➢ **Be traou war e gewr** : Avoir du pain sur la planche ; **Re a draou zo war e gewr** : Il a trop de travail *(Plouïe)*

**KEWNI** ['kewni] ['kẽwni] ['cewni] : [***queffny*** 1499] coll. ; (de la) Mousse (cf. **MAN**)

**Deut so kewni war ar reier** : Il est apparu de la mousse sur les roches *(Poullaouen)*

**KI** [kiː] : [***qui*** 1499] n.m. (pl. **chach** ['ʃaʃ] **chass** [ʃaz-s]) ; Chien / fig. Chaperon **/ KÏES / KÏOSENN** ['kiːəz-s] ([ki'oːzən] *Pleiben*) : [***quies*** 1499] n.f. (pl. **-ed** [ki'eːzəd-t] ([kio'zɛnəd-t] *Pleiben*) ; Chienne

**An tê-tê oa ar c'hi !** : Le toutou, c'était le chien *(Skrigneg)* ; **N'eus ket bet keme(nt)-se chass arrachet** : Il n'y a pas eu tant que ça de chiens enragés *(Laz)* ; **Ur c'hi zo ha deuh ar c'hi n'é ket alerjik ?** : Il y a un chien et il n'est pas allergique au chien ? *(Skrigneg)* ; **Surtoud toud ba'n ti ! Toud : Yir, chass bihen, beb-sort toud !** : Surtout tout dans la maison ! Tout : Des poules, des chiots, toute sorte ! *(Plonee)* ; **Ahe (e)ma chach ma merc'h-vihen, ar re-h(e) so toud dèi ! Seizh ki !** : Là ce sont les chiens de ma petite fille, ils sont tous à elle ! Sept chiens ! *(Skrigneg)* ; **Flutet neus he chach bi'n :** Elle a mis bas (chienne) *(Plouïe)* ; **É kunodal (e)mañ ar c'hi** : Le chien est en train de gémir *(Kergrist)* ; **É c'hwesha (e)ma ar c'hi** : Le chien est en train de flairer *(Lannedern)* ; **Ka(v)et neus un devezh da heul treid ar c'hi** : Il n'a rien fait de sa journée (mot-à-mot : Il a trouvé une journée à suivre les pattes du chien) *(Plouïe)* ; **Dihouilheg é ar c'hi, heñ lonk toud ahe !** : Le chien est goinfre, il gobe tout là ! *(Laz)* ; **Du-m(añ) vije laket ar chidour(e)n war ar lor-zi d'ar c'hi da grignad 'nèi ken vije düet toud ar lor-zi ga'r c'hi à frotañ deus ar chidour(e)n, an dra-he oa gwich-all** : Chez moi on mettait le chaudron sur le sol de la maison pour que le chien le grignote si bien que tout le sol était noirci par le chien qui se frottait au chaudron, ça c'était autrefois *(Skrigneg)* ; **Ar veuc'h oa o lampañ dreist ar c'hleuñ, ar c'hi oa é klask lamañ gati** : La vache sautait par-dessus le talus, le chien cherchait à la mordre *(Plouïe)* ; **Laurence zo hond biou gad un tamm ki blewotet** : Laurence passe avec une sorte de chien au poil rêche et ébouriffé *(Plouïe)* ; **Ur c'hazh evel un toucher-keseg war-gein ur c'hi** : Un chat comme un jockey sur le dos d'un chien *(Poullaouen)* ; **Deut un teureug war ar c'hi** : Le chien a attrapé une tique *(Plouïe)* ; **Petra oa barzh ? Kaoc'h-ki !** : Qu'y avait-il à l'intérieur ? De la merde de chien ! *(Kolloreg)* ; **Ar chass vé alïes tommijenn dac'h an hañw** : Les chiens sont souvent en chaleur l'été *(Laz)* ; **Ur c'hi ih lavigo ur gïes** : Un chien enculant une chienne *(Kergrist)* ; **An dra-he zo ur gïosenn** : C'est une chienne *(Pleiben)* ; **Ar chach vé furikal partoud** : Les chiens furètent partout *(Plouïe)* ; **Ar re-he oa mad d'ar chach !** : Elles étaient bonnes pour les chiens ! *(Skrigneg)* ; **Sè ! Am(añ) é-hañw e(rr)o an he(d)-kwen(an) war-lerc'h ar c'hi, ar c'hi ya ba'n hent 'è !** : Tiens ! Ici l'essaim d'abeilles est arrivé derrière le chien, le chien taille la route aussi ! *(Laz)* ; **Memes ur c'hi, a-wechou vé tiskrapad, 'houzoh walc'h, (e)vid taped gôed pe traou ar mod-se ba'r park, 'teurc'had (e)ma'ñw war ar go** : Même un chien, parfois il creuse, tu sais bien, pour attraper des taupes ou des choses comme ça dans le champ, il fouit les taupes *(Plouïe)* ; **Ar c'hi zo komañs da hrognal dac'h ar glesker kozh** : Le chien commence à grogner sur la vieille grenouille *(Laz)* ; **Voa ket par din (e)vid sklapañ mein deus rèr ar chach !** : Il n'y avait pas mon pareil pour jeter des pierres au cul des chiens *(Pleiben)* ; **Ar chach o yudal d'ar marw** : Les chiens hurlant à la mort *(An Uhelgoat)* ; **Ur c'hi é hastowa dre ar bourk** : Un chien courant les chiennes par le bourg *(Poullaouen)* ; **Mo(r)tet ma c'hi ba e doull** : Mon chien est resté inanimé dans son trou *(Pleiben)* ; **Oh kalz loned na-heñw, Louï, chach na-heñw 'è, pemp pe c'hwec'h ki, chach-kampagn, chach bihen** : Oh il avait beaucoup de bêtes, Louis, il avait des chiens également, cinq ou six chiens, des chiens de campagne, des petits chiens *(Kleden)* ; **Ha vise red dê klask hent kasimant, med n'é ket braw kaoud ur c'hi 'è d'ond ahe gis-se, heñ ?** : Et il leur fallait quasiment chercher leur chemin, mais ce n'est pas cool non-plus d'avoir un chaperon pour venir là, hein ? *(Ponvel)* ; **Dizrailhet ar lampéres ga'r c'hi** : La sauterelle est déchiquetée par le chien *(Plouïe)* ; **Ken blevenneg 'vel ma c'hi** : Aussi poilu que mon chien *(Poullaouen)*

➢ **Beañ ken vak hag ur c'hi mis-eost** : Être libre comme l'air (m-à-m. être aussi libre qu'un chien de mois d'août) ; **Te zo ken vak hag ur c'hi mis-eost !** : Tu es libre comme l'air *(Skrigneg)*

- **Hezh so un ti ! N'é ket kap dow gi da 'n-om gannañ barzh !** : C'est une maison ! Deux chiens ne peuvent s'y battre ! (c-à-d. une toute petite maison) *(Skrigneg)*
- **Kaoud ur sellou ki-marichal** : Avoir un regard impérieux (m-à-m. avoir un regard de chien de maréchal) ; **Heñ neus ur sellou** ['zɛ̀lu] **ki-marichal** : Il a un regard impérieux *(Plouïe)*
- **Karr-chach** : Charrette tirée par des chiens ; **Ar marc'hadour oa gad e garr-chach, ur c'harr bihen teir rod** : Le marchand était avec sa charrette tirée par des chiens, une petite charrette à trois roues *(An Uhelgoat)*
- **Ki-gaol** : Obsédé sexuel / Chaud lapin *(Plouïe)*
- **Ki kouchant** : Chien couchant ; **Ma skolêr oa chacheal gad e zow gi kouchant** : Mon instituteur chassait avec ses deux chiens couchants *(An Uhelgoat)*
- **Ki-labour** : Bourreau de travail *(Plouïe)*
- **Ki-plom** : Chien de plomb (caillou) ; **Me oar neuñial evel ur c'hi-plom, lec'h ma goue e chom** : Je nage comme un caillou (mot-à-mot : Je sais nager comme un chien de plomb, où il tombe il reste) *(Skrigneg)*
- **Treut-ki / Treut (e)vel chach** : Maigre comme un clou
- **N'é ket mad da sklapañ ga rewr ur c'hi** : Il n'est même pas bon à jeter au cul d'un chien (loc. pour parler d'une boisson infecte) ; **Nann, n'é ket blased gwal vat ar jistr ! N'é ket mad da sklapañ ga rewr ur c'hi, 'vel vij(e) laret** : Non, le cidre n'a pas très bon goût ! Il n'est même pas bon à jeter au cul du chien, comme on disait *(Skrigneg)*
- **Troiñ ar c'hi war-boues e lost** : Ne rien glander (mot-à-mot : Tourner le chien par sa queue)

**KIB** [ki:b-p] : [***qib*** 1732] n.f. (pl. **-ou** ['ki:bu]) ; Boîte d'essieu (cf. **BOUEST / GOUEST**)

**An ahel hag ar gib** : L'essieu et la boîte d'essieu *(Poullaouen)* ; **Sklokal ree ar moell-karr ba'r gib** : Le moyeu gloussait dans la boîte d'essieu *(Poullaouen)*

**KICHENN** ['kiʃ(ən)] : prép. ; À proximité (de) / Proche (de) / À côté (de) (cf. **E-KICHENN**)

**KIG** [ki:g-k] [ki(:)ɟ] : [gaul. ***cico*** ; vx. br. ***cic*** ; ***kic*** 1339] n.m. ; Chair / Viande / Du (cochon, mouton...), de (la volaille...) (cf. **BOSS-KIG**)

✗ *m. comp.* : ***beuc'h-kig, boss-kig***

**Hezh a ree kig sec'h neuhe** : Ça faisait alors de la viande sèche *(Berrien)* ; **An dra-he zepand deus ar mod oa ar c'hig war'naoñ** : Ça dépend de la manière dont sa chair était répartie *(Plouïe)* ; **Ar pladad-kig vije laket war an daol deus an noñs** : On mettait la platée de viande sur la table la nuit *(Kergloff)* ; **Kig vis(e) neu'n un tamm, wechou vis(e) un tamm** : On avait alors un peu de viande, on en avait parfois un peu *(Kergloff)* ; **Be ho un tamm kig ? – Ya, digass un tamm diñ !** : Veux-tu un peu de viande ? – Oui, passe-m'en ! *(Skrigneg)* ; **Me(d) ar c'hig-te, 'benn-neuhe, vé aet dister a-walc'h** : Mais cette viande-là, pour-lors, est assez piètre *(Laz)* ; **Be zo rassou-loned, houzoh walc'h ha' zo mïoc'h a gig warne evid war ar re-all** : Il y a de des races d'animaux, vous savez bien, qui font plus de viande que les autres *(Plouïe)* ; **Ba'r hoûg ah(e), n'eus ket kalz kig ba'n takaj** : Il n'y a pas beaucoup de viande là dans la zone du cou *(Laz)* ; **Me(d) kig vïe ket debet d'ar gwener ! Vijil vise gwraet** : Mais on ne mangeait pas de viande le vendredi ! On faisait abstinence *(Sant-Wazheg)* ; **Pugur mank a ree ur lon dit 'vid ober kig petrame vïe un' evid ober laezh** : Puisque tu voulais une bête pour produire de la viande ou-bien une pour produire du lait *(Plouïe)* ; **Ar loned-kig** : Les bêtes à viande *(Plouïe)* ; **Alïes vije 'hond tro kreis-te da gerc'h(ad) e damm kig** : Il venait souvent aux alentours de midi chercher son bout de viande *(Skrigneg)* ; **Hañw na karget toud dent ar vres a gig !** : Il avait rempli toutes les dents (de la herse) de viande ! *(An Uhelgoat)* ; **Ar fweskenn oa ar mignañ (a) gig toud barzh** : C'est dans la fesse qu'on trouvait le plus de viande *(Plouïe)* ; **Partoud-partoud ha rôet un tamm kig, pa teuent da bidiñ teue un tamm kig gate ! Un tamm mell-kein !** : Absolument partout et on donnait un bout de viande, lorsqu'ils venaient prier, ils emportaient un bout de viande ! Un peu d'échine ! *(Skrigneg)* ; **Med wechou pa vije poent d'o(be)r fest ar mikanik ba'n eost, beñ pa 'h ees d'o(be)r soubenn, ba serten tïer 'h ees da dap ar c'hig ha vije lampiritig barzh !** : Mais parfois lorsqu'il était temps de faire la fête du battage à l'époque de la moisson, ben lorsque tu allais faire de la soupe, dans certaines maisons tu prenais la viande qui contenait des asticots *(Berrien)* ; **Ur veuc'h mar(w)loueiet zeb hi c'hig** : Une vache qui a avorté mange sa chair *(Poullaouen)* ; **C'hwi ziskroc'heno (a)nèoñ ha gasso ar c'hig ganoc'h d'ar gêr, c'hwi rey ar c'hroc'hen din** : Tu le dépiauteras et enverras la viande à la maison, tu me donneras la peau *(Plonee)* ; **Friko-patates ga ur bern kig warnoñ 'ha** : Un fricot de patates avec beaucoup de viande ma foi *(An Uhelgoat)* ; **Hag ar c'hig gwin-avelet** : Et la viande au vin éventé *(Plouïe)* ; **Me(d) mod-all (e)ma kim(ed) ar morzedou ha neuhe ar c'hostennou ah(e) vé kig mad** : Mais sinon il n'y a alors là que les cuisses et les côtés (le blanc) qui sont de la bonne viande *(Laz)* ; **Ha vis(e) lakeet ur gont-kig, ur gont-gwinizh, ur gont-laezh pe amann, (e)vi(d) 'h o(be)r pris ar ferm** : Et on mettait un compte de viande, de blé, de lait et de beurre, pour faire le prix de la ferme *(Sant-Wazheg)* ; **Kig, bon un tamm rost ha patates an dra-he zo ur meus !** : De la viande, bon un peu de rôti et des patates ça c'est un mets ! *(Berrien)* ; **Flibus é ar c'hig ba enn(e) ! Amañ meus ket emm deusoutoñ blam d'an dra-he !** : Leur viande est mollasse ! Je n'en ai pas besoin à cause de ça *(Plonee)* ; **Flibus é ar c'hig blam zalc'h ket** : La viande est mollasse, car elle ne se tient pas *(Plonee)* ; **Pad ar c'hoarais vij(e) ket droad da zebiñ kig, c'hwi oar a-walc'h** : On n'avait pas le droit de manger de la viande pendant le carême, vous savez bien *(An Uhelgoat)* ; **Ha hañw tap un tamm bar(a) ha un tamm kig war'naoñ** : Et il prit un peu de pain avec de la viande dessus *(Poullaouen)* ; **Hanter-kant litrad ! Vije lakeet kig barzh da sallañ, lakeet holen tro-war-dro** : Cinquante litres ! On mettait la viande à l'intérieur à saler, on mettait du sel tout autour *(Skrigneg)* ; **Ma'hat vo ka(v)et ar sabrenn ba kov un' bennaket pugur é aet ba'r c'hig** : On trouvera probablement le sabre dans le ventre de quelqu'un puisqu'il s'est planté dans la chair *(Landelo)* ; **Ha dour oa barzh, med oa ket tamm kig (e-)bed barzh** : Et de l'eau à l'intérieur, mais il n'y avait aucun bout de viande *(Landelo)* ; **Kig ha soubenn !** : Viande et soupe ! *(Landelo)* ; **Me zo difissil war ar c'hig terr(u)bl !** : Je suis extrêmement difficile sur la viande ! *(Plonee)* ; **Un dra vad, un tamm kig mad rankon**

**kaoud !** : Une chose bonne, il me faut un bon bout de viande ! *(Plonee)* ; **Ha vije taolet hezh war c'hig neu'n, med sete vije daw lak un tamm poues war ar c'hig blam daoñ da chom mad ba an dour ha me lar dit vije mad ar c'hig ! Oa ket daw lak anaoñ da zisallañ na mann e-bed !** : Et on le déversait alors sur la viande, mais il fallait donc mettre un poids sur la viande pour qu'elle reste bien dans l'eau, je peux te dire que la viande était bonne ! Il n'était pas nécessaire de la dessaler ni rien ! *(Kallag)* ; **Deuh ar c'hreis-te, fritet an aval-(d)ouar ar mod-se ga'r c'hig** : Le midi, des pommes de terres frites comme ça avec la viande *(Kolloreg)* ; **Med an amann, ar re-he vise red gwerzhañ (a)nê toud hag ar c'hig, ma vise un tamm da greis-te, vise ket da zibiñ pad an de heñ !** : Mais le beurre, il fallait tout vendre et la viande, s'il y en avait un peu à midi, on n'en mangeait pas pendant la journée hein ! *(Ponvel)*

- **Aet é ar c'hig war an tan** : La viande est sur le feu ; **Ha 'vid o(be)r bravoc'h vije lar(e)t : Aet é ar c'hig war an tan !** : Et pour faire plus beau, on disait : La viande est sur le feu ! *(Skrigneg)*
- **Bailh-kig** [baʎ'kig-k] : Bac à viande / Charnier ; **'Benn-neuh(e) oa bailhou-kig** : Pour-lors il y avait des charniers *(Laz)* ; **Me(d) gwech-all sè, ar bailh-kig oa ur bailh-koat, gis ur varrikenn** : Mais autrefois, tu vois, le charnier était un bac en bois, comme une barrique *(Laz)* ; **Ar pe-moc'h vïe laet ba'r ferm ha lak(e)t ba'r bailh-kig sè, pé vis(e) lak(e)t leun, an dra-he vis(e) tap(e)t d'anèoñ** : On tuait le cochon à la ferme et on le mettait dans le bac à viande, lorsqu'il était rempli, on en prenait *(Speied)*
- **Heskenn da droc'hiñ kig** : Scie à viande ; **Oustilhou : Koutilli, 'vel ga'r bosserien ! Outilhet mad : Un heskenn da droc'hiñ kig hag koutilli** : Des outils : Des couteaux, comme les tueurs mobiles (bouchers) ! Bien outillés : Une scie à viande et des couteaux *(Kareis)*
- **Houzh blij dèi deb kig mad** : Elle aime la bonne viande (sex.) *(Plouïe)*
- **Kazh rouss a blij ar c'hig daoñ** : Roussette aime la viande (sex.) *(Plouïe)*
- **Kig blod** : Viande tendre (ou molle) ; **Un tamm kig blod** : Un peu de viande tendre (ou molle) *(Poullaouen)*
- **Kig-douss** : Viande non salée ; **Ah ! Mad-hardi, 'vel ga kig-douss meh-mod** : Ah ! Excellent, comme avec de la viande non salée, pareil *(Kallag)*
- **Kig dru** : (bonne) Viande grasse ; **Né kalz kig dru da lakad war e var(a) petram amann** : Il a beaucoup de viande grasse à mettre sur son pain ou-bien du beurre *(Lokmarïa)*
- **Kig-lard** : Viande de porc ; **Ar c'hig-lard, vïent ket laket barzh ! Ar c'hig-lard vïe gwraet kostennou gantoñ !** : La viande de porc, on ne les incorporait pas ! On faisait des côtes de la viande *(Kallag)*
- **Kig-loue** : Viande de veau ; **Me zo difissil war ar c'hig ! Oy ! Na kig-loue meus ket emm 'e !** : Je suis difficile sur la viande ! Oh ! Ni la viande de veau dont je n'ai pas besoin non-plus ! *(Plonee)*
- **Kig-moc'h** : Du cochon / De la viande de porc ; **Laezh vije, amann vije i(v)e ha kig-moc'h** : Il y avait du lait et aussi du beurre et de la viande de porc *(Berrien)*
- **Kig-pesk** : Chair de poisson ; **Yeo, kig-pesk** : Si, de la chair de poisson *(Kleden)*
- **Kig-sall** : [***quyc sall*** 1499] Du lard ; **Deuh an nos vise patates ha kig-sall bemde, an dra-he oa ar meus a vije bemde** : Le soir on avait des patates au lard quotidiennement ; c'était le bon plat quotidien *(Lokmarïa)* ; **Ga kig-sall ? Ah né rañw ket kén, kar an dra-he zo fall d'ar re-gozh hañ !** : Avec du lard ? Ah je ne fais plus car c'est mauvais pour les vieux hein ! *(Berrien)* ; **Bar(a), un tamm kig-sall ha mem ba(r)i vije ur banne-kafe pe chistr** : Du pain, un peu de lard et je parie qu'il y avait un coup de café ou de cidre *(Pleiben)*
- **Kig-soubenn** [kik'su:bən] : Pot-au-feu ; **Fin ar su(zhu)n vije gwraet kig-soubenn** : À la fin de la semaine on faisait un pot-au-feu *(Lokmarïa)* ; **Pé vis(e) lahet lon(ed) vis(e) gwraet kig-soubenn ga *sauce tomate*, meus joñj** : Lorsqu'on tuait des bêtes on faisait du pot-au-feu avec de la sauce tomate, je me rappelle *(Ponvel)* ; **Oh ! Kig-soubenn a'ha ! Me(d) neuhe 'h eer da gerc'hed d'Uhelgoat d(a) di ar c'higer !** : Oh ! Du pot-au-feu ma foi ! Mais alors on allait à Huelgoat chercher chez le boucher ! *(Berrien)* ; **A-bred doc'h ar mintin sa(v)è-hi ha vis(e) lak(et) hezh war 'n tan, an tamm pofèr bihen, ga un tamm kig-soubenn barzh** : Elle se levait tôt le matin et elle la mettait sur le feu, la toute petite marmite, contenant un peu de pot-au-feu *(Kleden)* ; **Pad ar su(zhu)n a vije kajimant tamm kig e-bed da zibiñ, me(d) pa 'h eemp ar mo(d)-se a vije : Soubenn ! Kig-soubenn ! Dow sort pate ! Silzig !** : En semaine on ne mangeait quasiment pas de viande, mais lorsque nous allions comme ça, il y avait : De la soupe ! Du pot-au-feu ! Deux sortes de pâtés ! Des saucisses ! *(Skrigneg)*
- **Kig-yir** : De la viande de volaille ; **Kig-yir ha gwin mad ha kement sort oa toud** : De la viande de volaille et du bon vin, il y avait de tout *(An Uhelgoat)* ; **Me ga(v)on ket mad ar c'hig-yir (aha)non !** : Je n'aime pas la viande de volailles ! *(Plonee)*
- hum. **Petar é ar c'hig skañwañ zo war an Douar ? An heñi a sav e-hun !** : Quelle est la viande la plus légère qui y ait sur la Terre ? Celle qui se lève toute seule *(Plouïe)*
- **Kostenn-gig** : Côtes de viande ; **Ha vije gwraet kostennou-kig hag a vije sall(et) ar reñ-s(e)** : On faisait des côtes de viande et on les salait *(Kallag)*
- **Kostennig-kig** : Côtelettes de viande ; **Hag a vije lakeet ar gostennig-kig neu'n** : Et on mettait alors la côtelette de viande *(Kallag)*
- **Soubenn-gig** : [***souben-quicq*** 1633] Pot-au-feu ; **Ha deus an noñs neu'n vise gwraet 'e soubenn-gig pé vis(e) poahet un tamm kig barzh enni ha hezh vij(e) laket war-gorr(e) ar patates da dommo bemde, da beked ken vis(e) debet** : Et alors la nuit on faisait du pot-au-feu lorsqu'on y cuisait un bout de viande, on le faisait chauffer sur les patates tous les jours, jusqu'à ce qu'il soit mangé *(Kergloff)*
- **Soubenn gig-sall** : Soupe au lard ; **Ha soubenn-rous vé gwraet ha soubenn gig-sall, med soubenn-laezh vise gwraet muoc'h** : On fait de la soupe à l'ognon et de la soupe au lard, mais on faisait plus de soupe au lait *(Poullaouen)* ; **Hag a vije debet ar bevin ! Nije poahet ba'n dour, pugur vije gwraet ur berv daoñ, vije lakeet ba'r soubenn ! Ha vije debet neuhe ar soubenn gig-sall neuhe** : Et on mangeait le maigre ! Qu'on avait cuit dans l'eau, puisqu'on lui faisait un bouillon, on mettait dans la soupe ! Et on mangeait alors la soupe au lard *(Berrien)*

➢ **Treñchenn-gig** : Tranche de viande ; **Laket ur pezh treñchenn-gig ahe d'o(be)r soubenn ha toud ar preñved oa deut war ar gourr(e) !** : Une grosse tranche de viande mise là dans la soupe et tous les vers étaient remontés à la surface ! *(Skrigneg)*

**KIG-TORR** [kiɟ'tɔr] : [***qicq-torr*** 1732] n.m. ; (des) Courbature(s)

**Kig-torr : Brêioted ba ho ta(l)ier** : Des courbatures : Tes reins en compote *(Laz)*

**KIGAÑ** ['kiːgə] : [***guiga*** 1659] vb. ; (se) Cicatriser / Refaire ses chairs

➢ **Be kiget mad ba e gorv** : Être bien en chair ; **Heñ vis(e) kiget mad ba e gorv 'e toud** : Il était tout bien en chair également *(Plouïe)*

**KIGER** ['kiːgər] ['kiːɟər] : [***quiguer*** 1499] n.m. (pl. **-ien** [ki'gɛrjən] [ki'gɛ̀rɟən]) ; Boucher

**Ah nann 'ha, ar c'higer** ['hiːɟər] **bassee ! Hag a brene ha oa ar moc'h pe ar loueou, (e)vel vije !** : Ah non alors, c'est le boucher qui passait ! Et qui achetait, c'étaient les cochons ou les veaux, c'était selon ! *(Berrien)* ; **Ar bla-mañ é ur breu(r) da 'n (hi)ni oa kiger** ['kiːgər] **amañ raog ha' na gwraet ar roast** : Cette année c'est un frère de celui qui était boucher ici avant qui avait fait le rôti *(Skrigneg)*

➢ **Da di ar c'higer** : Chez le boucher (notion de mouvement, aller chez...) ; **Oh ! Kig-soubenn a'ha ! Me(d) neuhe 'h eer da gerc'hed d'Uhelgoat d(a) di ar c'higer !** : Oh ! Du pot-au-feu ma foi ! Mais alors on allait à Huelgoat chercher chez le boucher ! *(Berrien)*

**KIGEREZH** [ki'gɛːrəz-s] : [***quiguerez*** 1499] n.f. ; Boucherie (lieu)

**Heus ket bet gwel(et) paotred ar gigerezh ahe his-se 'h o(be)r ?!** : Tu n'as pas vu faire les gars de la boucherie là comme ça ?! *(Skrigneg)*

**KIGN** [kiɲ] : [***kign*** 1716] n.m. ; Grume

➢ **Mouded-kign** : Mottes d'écobuage ; **Med ar mouded-kign oa troc'het ga ur varr** : Mais on coupait les mottes d'écobuage avec une écobue *(Brennilis)* ; **Mouded-kign vise troc'het, med ar mouded-kign 'h ee ga'r varichaled, toud ga'r varichaled** : On coupait des mottes d'écobuage, mais les maréchaux-ferrants emportaient toutes les mottes d'écobuage, tout par les maréchaux-ferrants *(Brennilis)* ; **Ar mouded-kign vise ar varichaled 'kerc'hed 'nê deuh Plounevez vise tud, deuh a Leon, deuh partoud vise tud 'prenañ mouded-kign !** : Les maréchaux-ferrants cherchaient les mottes d'écobuage, il y avait des gens de Plonévez-du-Faou, du Léon, des gens de partout achetaient des mottes d'écobuage *(Brennilis)*

**KIGNAÑ** ['kiɲə] : [***quignat*** 1547 ; ***quigna*** 1659] vb. ; (s') Écorcher / Éplucher (cf. **DIBLUSKAÑ** ; **DIRUSKAÑ** ; **PEILHAÑ**)

**O skoaiou teue da gignañ** : Leurs épaules s'écorchaient *(Skrigneg)* ; **Kignañ aval-douar d'ober lein** : Éplucher les patates pour faire le dîner *(Plonee)* ; **Kignañ patates** : Éplucher les patates *(Plouïe, An Uhelgoat)* ; **Un hanter-devezh dreilhañ ha kignañ oa d'o(be)r** : Il y avait une demi-journée à hacher et à écorcher (un animal tué) *(Berrien)* ; **Ha toud an dra-he ga boutou-koat, kignet e dreid, sabrenn ha pri ba e voutou, *eh ouais* oa ket botou d'ar mar(e)-se** : Et tout ça en sabots de bois, les pieds écorchés, du sable et de la boue dans les sabots, eh ouais y avait pas de bottes à cette époque-là *(Berrien)* ; **Hag ene vïe kignet ur mell pladad-charlotes hag ar re-he vïe drailhet ha fritet ba'n amann ha lakeet dour war'nê go(ude)-se** : Et là on épluchait une grosse platée d'échalotes, on les coupait menu, les faisait frire dans le beurre et on y ajoutait de l'eau ensuite *(Kolloreg)* ; **Avalou kignet ha bloñsed** : Des pommes écorchées et meurtries *(Poullaouen)* ; **War ar vein, a-wichou, ar loned a gigne o zreig hag a ma vijent ket divulumet vije pell 'yac'haad** : Parfois les bêtes s'écorchaient les pattes sur les pierres et elles mettaient du temps à guérir si elles n'étaient pas désinfectées *(Skrigneg)*

➢ **Kignañ an douar** : Écobuer ; **Hag ur varr neu'n oa ur machin da gign an douar** : Et une écobue, c'était alors une machine pour écobuer *(Ponvel)*

**KIGNEN / KIGNON** ['kiɲən] ['kiɲɔ̃n] : [vx. br. ***caennin*** ; ***quinghenn*** 1499] coll. (sing. **penn-kignen** [pɛn'kiɲən] sing. pl. **pennou-kignen** ['pɛnu'kiɲən]) ; (de l') Ail

**Houzh gav mad kignen** : Elle aime l'ail *(Plouïe)* ; **Ar c'hignen zo mad (e)vid ar gwad** : L'ail c'est bon pour le sang *(Poullaouen)* ; **Ar c'hignen a daol c'hwezh** : L'ail dégage une odeur *(Poullaouen)* ; **Ognon, jolotes ha neuhe kignen ya, ar re-he so krog deja ba ar jerdin !** : Des ognons, échalotes et alors de l'ail oui, ils ont déjà pris dans le jardin ! *(Skrigneg)* ; **Ar jalotes vije laket ba ar saladen, vije laket ar pezh so gwer ahe da zigentañ, met(r)amant un tamm kignon !** : On mettait les échalotes dans la salade, on mettait ce qui est vert en premier, sinon un peu d'ail ! *(Skrigneg)*

**KIGNES** ['kiɲəz-s] : [***quignés*** 1659] coll. (sing. **-enn** [ki'ɲɛːzən] sing. pl. **-ennou** [kiɲɛ'zɛnu]) ; Cerises (cf. **KERES**)

**Gwe-kignes** : Cerisiers ; **Gwech-all amañ, pa oain yowank, oa gwe-kignes partoud** : Ici, quand j'étais jeune il y a avait des cerisiers partout *(Plouïe)* ; **Hè yee da werzh kignes da Garaes, ah(e) oa beb-sort barbioles** : Ils allaient vendre des cerises à Carhaix, il y avait là toutes sortes de bigarreaux *(Laz)* ; **Barbioles oa kignes a-bred, re peus-bras, gou(de)-se zo skeres neuh(e), 'r re-h(e) zo kignes tre, re lostou berr** : Les « barbioles » étaient des cerises relativement hâtives, de relativement grandes, ensuite il y a alors des cerises, elles sont tout à fait des cerises, à queue courte *(Laz)* ; **Un' deus ma bugal(e), an heñi koshañ deusoute, oa koueet deus ur wênn ahe his-se, meus choñj oa-ñw aet da dap kignes ha oa koueet ha na gl(o)aset toud e skoa, toud toud** : Un de mes enfants, l'aîné, était tombé d'un arbre là-même, je me rappelle qu'il était allé prendre des cerises et il tomba et se

blessa toute l'épaule, complètement *(Plouïe)* ; **Be oa ur pezh-mell gwênn-kignes, ur wênn-kignes, pechou kignes bras ar mod-se barzh !** : Il y avait un gros cerisier, un cerisier, contenant de grosses cerises comme ça *(Lokmarïa)* ; **Me oa chomet da glask kignes dindan ar wênn, ma ket gwelet ma beuc'h 'hond dreist ar harzh** : J'étais restée chercher des cerises sous l'arbre, je n'avais pas vu ma vache allant par-dessus le taillis *(Lokmarïa)*

**KIL-DANT** [kil'dɑ̃nt] : [***quildant*** 1499] n.m. (pl. **kil-dent** [kil'dɛnt]) ; Molaire

**KILDORNENNAD** : n.f. ; Revers (coup donné avec le revers de la main)

**Ur gildornennad, un taol-dorn rôet ga'r c'hil-dorn** : Un revers, un coup donné avec le revers de la main *(Rostrenn)*

**KILHOG** ['kiʎəg-k] : [gaul. ***caliacos*** ; vx. br. ***kelihuc*** ; ***quillocq*** 1632] n.m. ; Coq (cf. **KOG**)

**Kass ar c'hilhog hag ar yér d'o c'hlud** : Envoyer le coq et les poules à leur perchoir *(Ar Fouillez)*

**KILLID** ['kilid-t] : coll. ; Germes (cf. **KELLID**)

**KILLIDIÑ** [ki'liːdi] : vb. ; Germer (cf. **KELLIDIÑ**)

**KILHOROU** [ki'ʎoːru] : [***quillorou*** 1633] n. pl. ; Avant-train de charrue

**Ur c'hilhorou** : L'avant-train de charrue *(An Uhelgoat)*

**KILO** [ki.lo.] : [***kilogramm*** 1834] n.m. (pl. **iou** [ki'loju]) ; Kilogramme

**Krampouzh meus gwraet dê ! Galet(e)s ma gwraet dê dirgwener ! Ur c'hilo ma gwraet dê !** : Je leur ai fait des crêpes ! Je leur ai fait des galettes vendredi dernier ! Je leur ai fait un kilo ! *(Plourac'h)*

**KILOMETR** [ki'lomɛtʳ] : [***kilometr*** 1914] n.m. (pl. **-ou** [kilo'mɛtʳu] **-chou** [kilo'mɛtʃu]) ; Kilomètre

**Ba Cr(o)as ar Vïer, tri gilometr ahann !** : À Croas ar Vier, à trois kilomètres d'ici *(Skrigneg)* ; **Ur c'hilometr, ur c'hilometr hanter mat'esse** : Peut-être un kilomètre, un kilomètre et demi *(Plouïe)* ; **Tri c'hilomet(r) amp(l)** : Trois bons kilomètres *(Poullaouen)* ; **An dra-he ra 'zhpenn tregont kilometr** : Ça fait plus de trente kilomètres *(Ar Fouillez)* ; **Me(d) nign oa dow gilometr deuh ar skoul !** : Mais nous étions à deux kilomètres de l'école ! *(Brennilis)* ; **'Dreuj ar prajeier ah(e), pet(r)a oa ? Oa k(et) ur c'hilometr...** : Là à travers les prés, qu'est-ce qu'il y avait ? Il n'y avait pas un kilomètre... *(Skrigneg)* ; **Ahe voa gwraet tregont metr uveles mennaket ha tregont kilometr peb pénn** : Là ça faisait aux alentours de trente mètres de hauteur et trente kilomètres chaque face *(Plonee)* ; **Oa ket kalz, matreh(e) ur c'hilometr pe dow matreh(e) d(eu)s ar bourk** : Il n'y a pas beaucoup, peut-être un kilomètre ou deux du bourg *(An Uhelgoat)* ; **(A-)benn neuhe ar re-mañ no gwraet kilometrou ha matrehe dow pe tri-c'hant kilometr c'hoazh** : Pour-lors ils auront fait des kilomètres, peut-être encore deux ou trois cents kilomètres *(Plonee)* ; **Ha nïe gwraet pe(va)r gilometr diantaw, pevar galed 'o !** : Et il avait fait quatre kilomètre tout du moins, ce sera quatre durs ! *(Berrien)* ; **N'an ket d'o(be)r kilometchou re** : Je ne vais pas faire trop de kilomètres *(Plourac'h)* ; **Coat Leau oa ur c'hilometr deus ar bourk ha tostoc'h mond war-dro(a)d d'ar skol** : Coat Leau est à un kilomètre du bourg et plus proche pour aller à l'école à pied *(Lokarn)* ; **Pegur pe(va)r gilometr ne oa ket kalz tra** : Car quatre kilomètres ce n'était pas grand-chose *(Skrigneg)* ; **Pe-geid so ? Tri gilometr, tri gilometr hanter** : Quelle distance y a-t-il ? Trois kilomètres, trois kilomètres et demi *(An Uhelgoat)* ; **Beñ ya ! An dra-he 'n-(hi)ni oa ! 'Benn da zigoueo, beñ nagn gwraet kilomet(r)ou !** : Ben oui ! C'était ça ! D'ici à arriver, ben ils avaient fait des kilomètres ! *(Berrien)* ; **C'hwec'h pe seizh kilometr deuh ar vourc'h ha war-droad bemd(e) teuemp d'ar skoul !** : Six ou sept kilomètres du bourg et nous venions chaque jour à l'école à pied ! *(Plonee)* ; **Kentañ hent war an tu-dïou, ba'h ar c'hr(o)ashent, tap an hent-pras tu-klei war dri gilometr** : La première à droite, au carrefour, prendre la grand-route à gauche sur trois kilomètres *(Skrigneg)* ; **Pé 'n-om ga(vi) ba'h ar stop a drôi d'an tu-dïou ha goude chomo ur c'hilometr 'benn 'n-om ga(v)i ba Uhelgoat** : Arrivés au stop, vous tournez à droite et après il vous restera un kilomètre avant d'arriver à Huelgoat *(Skrigneg)* ; **Oan eizh la 'benn oan aet d'ar skoul, oamp c'hwec'h kilometr deuh 'r C'hastell-Nevez, c'hwec'h deuh Plonevez ha c'hwec'h deuh Landelo !** : J'avais huit ans quand je suis allé à l'école, nous étions à six kilomètres de Châteauneuf-du-Faou, six kilomètres de Plonévez-du-Faou et six de Landeleau ! *(Brennilis)* ; **Me 'h ee war ma zroad ahann, 'h ee da bemp eur hanter pe da c'hwec'h eur, pevar gilometr bennaket reen d'ond da labourad** : J'allais à pied d'ici, j'allais à cinq heures ou à six heures, je faisais quatre kilomètres et quelques pour aller travailler *(Brennilis)*

**KILORN / KILHORN** ['kiːlɔrn] ['kiʎɔrn] : [gaul. ***cilurno*** ; vx. br. ***chilorn, cilurnn*** ; ***quelornn*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [ki'ʎɔrnu] [ki'lɔrnu]) : Seau (cf. **SAILH**)

**Ba Skrigneg laront ur sailh (e)vid ur c'hilorn** : À Scrignac ils disent un « sailh » pour un seau *(Poullaouen)* ; **Ha vise passeet ar c'hilornou dre ar jadenn tre da-beked ar bern plous** : Et les seaux passaient par la chaîne (de gens) jusqu'au tas de paille *(Plouïe)* ; **Lod-all teuie kilornou gate** : Certains autres apportaient des seaux *(Plouïe)* ; **Dond a ree gate, lod teuie ur gordenn gate, lod-all teuie kilornou** : Ils apportaient, certains apportaient une corde, d'autres apportaient des seaux *(Plouïe)* ; **Ràet ar c'hilhorn dei da dapañ dour d'ar Boched-se da lakad war o zank ha me oar pet(r)a !** : Donnez-lui le seau pour qu'elle prenne de l'eau à ces Boches pour qu'ils en mettent sur leur tank ou je ne sais quoi ! *(Karnod)* ; **Set(u) oa un', dow, ba beb puñs o tennañ dour deus ar puñs ha vise passeet ar c'hilornou dre ar jadenn tre da-beked ar bern plous** : Il y avait donc un, deux, à chaque puits tirant l'eau du puits, et les seaux passaient par la chaîne jusqu'au tas de paille *(Plouïe)* ; **(E)vid lak(ad) ur soufrenn ba'n toull ba-lec'h oa an taol-gwen(an), vis(e) troc'h(et) ar c'hoat ba-dro, ba'r pilchouch-derw ha vis(e)**

**rekuper(e)t ar mel ba'r c'hilhorn** : Pour mettre une mèche de soufre dans le trou où était l'essaim d'abeilles, on coupait le bois autour, dans les souches creuses de chêne et on récupérait le miel dans le chaudron *(Kleden)* ; **Ha riñs ar c'harr maes ar c'hreier, riñset é toud hag a reiñ dour, kass ar c'hilhorn-dour** : Et vider la charrette hors des crèches, tout est vidé et donner de l'eau, envoyer le seau d'eau *(Karnod)* ; **Lod vis(e) ur c'hilhorn gante, dapègn ur c'hilhorn hag a hadañ 'n ed deus an dow du ar mo(d)-s(e) wa'r boem ha vise kasset ha vise vres(et) ar re-s(e) ga'r c'heseg war-lerc'h neu'n** : Certains étaient munis d'un seau, ils prenaient un seau et semaient le blé des deux côtés comme ça sur le sillon, on envoyait et les hersait alors ensuite avec des chevaux *(Kareis)*

- **Lost ar c'hilhorn** : Le fond du seau ; **Da lesk ar pri d'ond da lost ar c'hilhorn ha neu'n vise tapet an dour, a-wichou nis(e) liw an dour-haw** : Pour laisser la boue descendre au fond du seau et alors on prenait l'eau, elle avait la couleur du purin *(Poullaouen)*

**KILORNAD / KILHORNAD** [ki'lɔrnəd-t] [ki'ʎɔrnəd-t] : [***kelorniad*** 1914] n.m. ; Seau de / Seau rempli (d'eau...) (cf. **SAILHAD**)

**Toud-toud ar re tàe da lao an tan tàe ur c'hilhornad gate** : Tous ceux qui venaient éteindre le feu apportaient un seau plein *(Speied)* ; **Me ma gwelet un' ur wech ha' oan o riñs(añ) ur varrikenn, 'tond d'o(be)r ar jistr ha ma ràet ur c'hilhornad-chistr daoñ d'hond da gousked ha (a-)benn an de war-lerc'h vintin na evet (a)naoñ toud** : J'en ai vu un une fois, je vidais une barrique, venant de faire le cidre et je lui avais donné un seau de cidre pour aller dormir et pour le lendemain matin il avait tout bu *(Poullaouen)* ; **Ur c'hilhornad-chistr ya, deg litrad** : Un seau de cidre oui, dix litres *(Poullaouen)*

**KIMILIG** [ki'mi:lig-k] : [***kimilig*** 1955] n.f. (pl. **-ed** [kimi'li:gəd-t]) ; Hirondelle (cf. **KIMINIGELL / SKIMINELES**)

**Ar gimilig vé nijal ijel-tre** : L'hirondelle vole bas *(Pleiben)*

**KIMINIGELL** [kimi'ni:gəl] : [cf. **kimin** *cheminée de hute* 1931 (& ***siminalig*** *hirondelle* 1927 de ***siminal*** *cheminée*)] n.f. (pl. **kwinili** [kwi'ni:li]) ; Hirondelle (cf. **SKIMINELES / KIMILIG**)

**Ar giminigell a ra he neizh ba'r jiminal** : L'hirondelle fait son nid dans la cheminée *(Plouïe)*

- **Pa vé ar gwinili é nijal ijel-tre vé sin ar glô gate** : Quand les hirondelles volent très bas c'est signe de pluie (prov.) *(Plouïe)*

**KIN** [ki(:)n] : ad. ; Plus (au négatif) (cf. **KÉN**)

**KINNIGAÑ / KENNIGAÑ** ['kinig-k] [ki'ni:gə] ['kɛnig-k] [kɛ'ni:gə] : [***quinizyen*** 1499 ; ***kinnig*** 1878] vb. ; Proposer

**Med kinniget meus (a)nèi daoñ ha n'eus ket emm douti (a)naoñ...** : Mais je la lui ai proposée, mais il n'en veut pas... *(Sant-Wazheg)* ; **An heñi-gozh na kenniget dèoñ ha houll un tamm bar(a) digantoñ ha hemañ na ket rôet dèi (iv)è** : La vieille lui proposa et lui demanda un bout de pain et lui ne lui donna pas non-plus *(Landelo)* ; **An heñi teue, matress(e) vije kinniget ur bann(e) te pe ur bann(e) traou, pa vije da roiñ dê !** : Celui qui venait, peut-être lui proposait-on du thé ou autres, quand on avait à leur donner ! *(Ar Fouillez)*

**KINTERVES** [kin'tɛrvəz-s] : n.f. ; Cousine (cf. **KENITERW**)

**KÏOC'H** ['kiɔh] : [***quioch*** 1499] n.f (pl. **-ed** [ki'ɔhəd-t]) ; Bécassine (oiseau) (cf. **KEVOR**)

**KIRIN** ['ki:rin] : [***kirin*** 1716] n.f. ; Terrine

**Ba'n toull-se oa ar vrud lar vije ur wrac'h kozh 'h o(be)r krampouzh barzh ur girin** : Dans ce trou-là une vieille sorcière avait la réputation de faire des crêpes dans une terrine *(An Uhelgoat)*

- **Kirin-pri** : Terrine en terre cuite ; **Da basseal an nos ahe ha vije laket an tam(ou)es war ur girin, ur girin-pri hag vije tamoueset mod-se** : Pour passer la nuit là et on mettait le tamis sur la terrine, une terrine en terre cuite et on tamisait comme ça *(Pleiben)*

**KIS** [kiz-s] : [vx. br. ***cis*** ; ***quis*** 1499] n.m. ; Retour sur ses pas

**E(rr)i é ar glô war hi c'his hañ ?** : La pluie revient hein ? *(Skrigneg)*

- **Dond war e gis** : Revenir sur ses pas ; **Lec'h oa ar saout deut war e gis** : Là où les vaches vinrent sur ses pas *(An Uhelgoat)* ; **Sete neuhe oa deut war i gis da di ma mamm ha ma zad** : Il revint alors donc chez ma mère et mon père *(Skrigneg)* ; **On deut war ma c'his d'ar yêr ! Ale ! Meus gwraet kafe dê !** : Je suis retournée à la maison ! Allez ! Je leur ai fait du café ! *(Plourac'h)* ; **Na ket renket kaoseal ! Na ket gwraet (ne)med sin dèi d(a) zond war he his** : Il n'eut pas besoin de parler ! Il leur fit seulement signe de retourner (dans son poulailler) *(Skrigneg)* ; **Eizhte goude oa kuitêt ar chantier ha oan deu(t) war ma gis da labourad ba an antrepris ha ma ket kuitêt (a)nèi goude** : Une huitaine plus tard on quittait le chantier et je revenais sur mes pas pour travailler dans l'entreprise, ensuite je ne l'avais pas quitté *(Kalaner)* ; **Deu(t) war ma gis** : Revenu sur mes pas *(Kalaner)* ; **Toud an dra-s(e) na digasset (a)nèoñ da zond war i gis da wel(e)d Louïs** : Tout ça le ramena sur ses pas pour voir Louis *(Kleden)* ; **Ha neuhe teuent war o gis** : Et alors ils revenaient sur leurs pas *(Plouïe)* ; **Aet da labourad da lec'h-all hag a neu'n a teu war o his d'ar vro** : Partis ailleurs travailler et alors ils reviennent au pays *(Skrigneg)* ; **Ya, med dond a rin war mé gis !** : Oui, mais je reviendrai sur mes pas ! *(Kleden)* ; **Oh daon 'ha ! Deut é hemañ war e gis kara ! Ha na laret d'i gamalad petra na laret Sant-Nikolas daoñ** : Oh dam !!

Il est revenu sur ses pas n'est-ce pas ! Et il dit à son ami ce que Saint-Nicolas lui a dit *(Skrigneg)* ; **Ha goude pa teuemp war hor c'his vise gwraet me(me)s-mod** : Et après nous revenions et on faisait de même *(Berrien)*

- **Mond war e gis** : Revenir sur ses pas / Retourner ; **(A-)benn oa vaet an hucher war i gis ga(v)e ket kin an hent da sortïal deus kêr** : Quand l'huissier revint sur ses pas il ne trouvait plus la route pour sortir du village *(Kleden)* ; **Ha (a-)benn digoueet ba penn-ell deus an ant neu'n, neuhe é daw doc'h mond war ho kis hañ !** : Et donc avant d'arriver à l'autre bout du sillon il te faut donc revenir sur tes pas hein ! *(Kleden)* ; **Ma ! Red 'o din mond war ma c'his damaig !** : Eh bien ! Il faudra que je retourne tout à l'heure ! *(Skrigneg)*
- **(H)adlavigañ war e gis** : Refaire le va-et-vient sur ses pas ; **Poan oc'h (e)n-em lakad da hadlavigañ war e gis** : Il a du mal à se mettre à refaire le va-et-vient en revenant sur ses pas *(Poullaouen)*
- **War e gis** : À son retour ; **Rent ar boñjour daoñ neuhe war da gis !** : Passe-lui le bonjour alors à ton retour *(Skrigneg)*

**KISELL** ['ki:zəl] : [***quisell*** 1499] n.f. (pl. **kisilli** [ki'zili]) ; Ciseau à pierre (cf. **JIJELL**)

**Taped ar vassetenn gad ur poeñson pe ur gisell da skoiñ war un men mennaket** : Prendre la massette avec une pointerolle ou un ciseau à pierre pour frapper sur une pierre quelconque *(An Uhelgoat)*

**KISELLAÑ** [ki'zɛlə] : [***qisella*** 1732] vb. ; Ciseler / Sculpter

**Futellennou da gisellañ ga'r gontell** : Des sifflets à sculpter au couteau *(Poullaouen)*

**KISELLER** [ki'zɛlər] : [***kizeller*** 1866] n.m. (pl. **-ien** [kizɛ'lɛrjən]) ; Ciseleur / Sculpteur

**Me v(o)a kiseller** : J'étais sculpteur *(Pleiben)*

**KISIDIG** [ki'zi:dig-k] : [***quisidic*** 1659] ad. ; Sensible / Susceptible

**C'hwêt ha pounner ha kisidig** : Gonflé d'orgueil et lourd et susceptible *(Poullaouen)*

**KISTIN / KESTIN** ['kistin] ['kesən] : [***quistin*** 1499] coll. (sing. **-enn** [kis'ti:nən] sing. pl. **-ennou** [kisti'nɛnu]) ; Châtaignes

**Hag ene voa mem mod (e)vel *une allée* gwraet ga gwe-kistin beb tu** : Et là se trouvait comme une allée bordée de châtaigniers *(Plonee)*

- **Koat-kistin** : (du) Bois de châtaigner ; **Barrikennou ha heñw ouïè 'h o(be)r ar re-he 'è ! Ga koat-kes'in** [kwat'kesən] **vise gwraet barrikennou, kontuni** : Des barriques et il savait les faire aussi ! On faisait continuellement des barriques en bois de châtaigner *(Kleden)*

**KISTIN-BOURDEL** ['kistin'burdəl] : coll. (sing. **kistinenn-Bourdel** [kis'ti:nən'burdəl]) ; Marrons d'Inde (m-à-m. Châtaignes de Bordeaux)

**Kistin-Bourdel rañw deuhoute** : Je les appelle les marrons d'Indes *(Lannedern)*

**KITES** ['kitɛz-s] : [***kites*** 1900] ad. ; (être) Quitte

**Bremañ omp kites** : Maintenant nous somme quittes *(Poullaouen)*

**KIVIJ / KOUÏS** ['ki:viʒ-ʃ] ['ku-iz-s] : [vx. br. ***cifaeth*** ; ***qivyg*** 1732] n.m. ; Tan

**KIVIJIÑ** [ki'vi:ʒi] : [***quiuigea*** 1659] vb. ; Tanner / fig. Corriger (punir)

**Daon 'ha ! Lod so un tamm, houzoh walc'h ha nïent emm da veañ kivijet !** : Diantre ! Certains sont un peu, vous savez bien, ils avaient besoin d'être tannés ! *(Skrigneg)* ; **Diskord, pé jilowont ket ar pezh vé laret dê, beñ 'benn ar fin vé red kivijiñ 'nê !** : Indisciplinés, lorsqu'ils n'écoutent pas ce qu'on leur dit, ben au final il faut les corriger ! *(Skrigneg)*

**KLABOUSSAD** [kla'busəd-t] : vb. ; Éclabousser

**Pudur ar c'holiirou frote o goûg dê hag war ar maes vije du o goûg ahe, vije ket gwraet (ne)med klaboussad ur bann'h dour maes deuh an dowlagad deuh ar mintin** : Puisque les cols frottaient leur cou, à la campagne leur cou était noir, dehors on ne faisait qu'éclabousser un peu sur les yeux le matin *(Skrigneg)*

**KLABOUSSER** [kla'busər] : n.m. (pl. **-ien** [klabu'sɛrjən]) ; Bavasseur / Individu brouillon / Individu qui parle à tort et travers

✗ *syn.* : ***batouilher, ginou-dru***

**Hezh zo un taltous, ur c'hlabousser** : C'est un pipelet, un bavasseur *(Skrigneg)*

**KLABOUSSENNIÑ** [klabu'sɛni] : vb. ; Bavasser (cf. **BALBOUSENNIÑ**)

**Klaboussenniñ 'n-ur gaoseal, an dra-he sinifi lar vorz-pet(r)a ! Hezh so ur c'hlabousser** : Bavasser en parlant, ça signifie dire n'importe quoi ! C'est un bavasseur *(Skrigneg)*

**KLAK** ['klak] : onom. ; Clac

**Ale klak !** : Allez clac ! *(Landelo)*

**KLAKOU** ['klaku] : [***klakoù*** 1982] n.pl. ; Des claques (chaussures)

**Klakou, ar re-he oa 'vi(d) ar sul, ar re-he vïe darc'het d'ond d'an aver(e)nn !** : Des claques, elles étaient pour le dimanche, on les gardait pour aller à la messe ! *(Kolloreg)* ; **Ah beñ ya ! An dra-he oa skañvoc'h ! Pa lake hi c'hlakou, an dra-he oa d'hond d'ar bourk !** : Ah ben oui ! C'était plus léger ! Lorsqu'elle mettait ses claques, c'était pour aller au bourg ! *(Skrigneg)*

- **Ur c'hlakou** : Une paire de claques (chaussures) ; **Ur c'hlakou vïe ganen 'hond d'an oferenn ! Me lar doc'h vïen fiched hañ !** : Je chaussais une paire de claques pour aller à la messe ! Je peux vous dire que j'étais parée hein ! *(Kolloreg)*

**KLAÑW** [klɑ̃.(w)] : [***claff*** 1499] ad. ; (**- ga**) Malade (de) / Meurtri (-e) (par)

**Beñ ya ! Pegur ma dad oa klañ'** : Ben oui ! Puisque mon père était malade *(Lokarn)* ; **Pa vé flèb a vêr klañw wichou hañ !** : Quand on est patraque, on est parfois malade hein ! *(Skrigneg)* ; **Ar re-he vije laket d'ar c'heseg pa vise klañw o skoaiou ga an dorchenn** : On les mettait aux chevaux quand leurs épaules étaient meurtries par le coussin *(Skrigneg)* ; **Mi gowa din (e)ma klañ(w)** : Je crois qu'il est malade *(Kergrist)* ; **Lod deus ar c'heseg vijent ket klañw** : Certains des chevaux n'étaient pas malades *(Skrigneg)* ; **Hezh vé skuizh ha klañw alïes !** : Il est souvent fatigué et malade ! *(Skrigneg)* ; **Ma zad oa ket kreñw 'nèoñ, heñw vïe klañw alïes !** : Mon père n'était pas résistant à la maladie, il était souvent malade ! *(Plonee)* ; **P'ho un dèn klañw da vervel ha weli (a)ha(n)on barzh penn nec'h ar gwele** : Lorsqu'il y aura une personne malade sur le point de mourir et que tu me verras à la tête du lit *(Berrien)* ; **Med merc'h ar roue oa digoueet dèi be klañw** : Mais la fille du roi finit par être malade *(Berrien)* ; **Hezh zo klañw blavejou zo** : Il est malade depuis des années *(Skrigneg)* ; **Oa ket klañw Marc'harid !** : Marguerite n'était pas malade *(An Uhelgoat)* ; **Hezh zo klañw aboe pell-zo** : Il est malade depuis longtemps *(Skrigneg)* ; **Ar re-he glemm goude vent ket klañw** : Ils se plaignent alors qu'ils ne sont pas malades *(Skrigneg)* ; **Hag i wreg oa ket klañw na mann, pugur oa 'kan(añ) 'n-ur beilh(añ) hi vatates da greis-te** : Et sa femme n'était pas malade ni rien, puisqu'elle chantait en épluchant les patates à midi *(Skrigneg)* ; **Amañ teu un' klañw, n'é ket me zo o tiskiñ me(d) un' klañw zo deut ahe ha neus essêiet 'ta dihan da laka(d) laezh ba e gafe ha da zibiñ amann, nintra gwraet deus laezh** : Il vient ici un malade, ce n'est pas moi qui enseigne mais un malade est venu là et il a donc essayé d'arrêter de mettre du lait dans son café et de manger du beurre, rien de ce qui est fabriqué à partir de lait *(Skrigneg)* ; **Med ma vegn e(rr)i kaled (a-)walc'h ogn klañw pad un devezh pe diw ha goude 'h ey mad an traou !** : Mais si elles deviennent assez solides elles seront malades pendant un jour ou deux et ensuite ça ira mieux ! *(Kallag)* ; **Oh ! Poent oa daoñ mond 'è, kar klañw oa pell-zo, diboañgnet é** : Oh ! Il était temps qu'il parte aussi, car il était malade depuis longtemps, il est délivré de sa peine *(Skrigneg)* ; **Pugur n'é ket bet (ne)med klañw delc'h-mad, meus gwraet (ne)med aneo (a)nèi klañw gwech e-bed** : Puisque elle n'a fait qu'être constamment malade, je ne l'ai jamais connue que malade *(Kallag)* ; **Ha oa-hañw ken klañw-all, ar medissin na laret na oa ket voien da bareo (a)nèoñ** : Et il fut si malade que le médecin lui dit qu'il ne pouvait le guérir *(Lokered)* ; **Be zo bet tud « Ah ya ! Me zo a gi-mañ ha me zo a gis-se » ar re-he vé klañwoc'h (e)vi(d) ar re-ell** : Il y a des gens « Ah oui ! Je suis comme ci et je suis comme ça » ils sont plus malades que les autres *(Ponvel)* ; **Med bet é bet heñw klañw pad pemz(e)te pe teir su'n** : Mais il a été malade pendant une quinzaine ou trois semaines *(Kleden)* ; **Hezh so aet fall, hezh so klañw** : Il va mal, il est malade *(Motre)* ; **Med lod zo da ve klañw gantoñ** : Mais certains deviennent malades avec lui *(Plonee)*

- **Ar re-glañw** : Les malades ; **Ar re-glañw oa ba'r sana d'ar mare-te** : Les malades étaient au sanatorium à cette époque *(An Uhelgoat)* ; **Tenn toud ar re-glañw d'ar re-all, daw vise passeal ba o sous(k) dé denn ar re-glañw d'anê-gn** : Retirer toutes les malades des autres, il fallait passer parmi elles pour retirer les malades d'entre elles *(Sant-Wazheg)*
- **Be klañw ga *ub.*** : Être rendu (-e) malade par *qqn.* ; **Med hezh oa klañw ga houmañ blam houmañ oa aet di** : Mais elle l'avait rendu malade du fait qu'elle y était allée *(Kolloreg)*
- **(E)n-om ga(v)oud klañw** : Tomber malade ; **Ma dad oa (e)n-om ga(v)et klañw** : Mon père tomba malade *(Lokarn)*
- **Hanter-glañw** : À moitié malade ; **Ur plac'h dister-tre ha hanter-glañw** : Une femme très chétive et à moitié malade *(An Uhelgoat)*
- **Klañw ga** : Malade de ; **Ya ! Klañw ga petra ? Ga'r mank** : Oui ! Malade de quoi ? Du manque *(Skrigneg)*
- **Klañw-mew** : Très fiévreux ; **Klañw-mew vé lar(et) 'benn (e)moc'h saños(et) ga'n derzhenn vrass** : On dit « fiévreux » quand tu as, censément, une fièvre de cheval *(Laz)*
- **Klañw-rus** : Maladif (-ve) ; **Be zo tud, just walc'h, a'h a dre-us, klañw-rus ya** : Il y a des gens, justement, qui vont à l'usure, maladifs oui *(Ponvel)*
- **Klañw-skleñjennus** : Maladif (-ve) ; **« Klañw-skleñjennus » vise laret 'e, ya, skleñjou pell-zo, pell-zo** : On disait aussi « klañw-skleñjennus » oui, traînant depuis longtemps, longtemps *(Ponvel)*
- **Klañw vall** : Très malade ; **Klañw ! Klañw vall pé voañw-me ganet** : Malade ! Très malade lorsque je suis née *(Sant-Wazheg)*
- **Mañier klañw** : Patraque ; **Mañier klañ(w) on** : Je suis patraque *(Kergrist)*
- **Skoiñ klañw** : Tomber malade ; **Hezh zo skôet klañw (e)n un taol** : Il est tombé malade d'un seul coup *(Skrigneg)*

**KLASK** [klask] : [***clasq*** 1530] n.m. (pl. **-ou** ['klasku]) ; Recherche

**'Vel nivoa laret e-gis-s(e) un' kozh in klask, oa bet tremenet ahe an deiou raog** : Ainsi qu'un vieux en recherche l'avait dit, qui passa là les jours avant *(Sant-Nigouden)*

**KLASK / KLASSED / KLESK** [klask] ['klas(əd-t)] [klɛs(k)] : [***clasq*** 1499] vb. ; Chercher / Essayer

**Klask ar si** : Chercher le défaut *(Plouïe)* ; **Heñ oa klask digor an nor deus an tu-all** : Il essayait d'ouvrir la porte de l'autre côté *(Plouïe)* ; **Pugur (e)mon 'klask ur pàeron da'm vaotr** : Puisque je suis à la recherche d'un parrain pour mon garçon *(Berrien)* ; **Ar veuc'h oa o lampañ dreist ar c'hleuñ, ar c'hi oa é klask lamañ gati** : La vache sautait par-dessus le talus, le chien cherchait à la mordre *(Plouïe)* ; **Klask frèd** : Chercher du boulot *(Berrien)* ; **'Klask dond ba an ti (e)mañ ? – Oh n'é ket, ba'h an ti (e)mañ deja !** : Il cherche à rentrer dans la maison ? – Oh non, il est déjà dans la maison ! *(Skrigneg)* ; **Re divêd oc'h deut da glask aha(n)on, n'on ket (e)vid pareiañ (a)ha(no)h** : Vous êtes venu me voir trop tard, je ne peux pas vous guérir *(Berrien)* ; **Pa n'out ket (e)vid mond kin** : Quand tu ne peux plus avancer *(Skrigneg)* ; **Deut ar re-mañ maes klask an tress** : Ils sortirent pour chercher la trace *(Plonee)* ; **Set(ou) Yann voa aet neuhe (e)tram-hag ar maner ene da glask amboch** : Yann partit donc vers le château là-bas pour y trouver embauche *(Plonee)* ; **Un dèn klask riplañ-kuit** : Une personne cherchant à chaparder *(Plouïe)* ; **Pemp pla so meump gouïet lar oa klask o(be)r ur lenn** : Il a cinq ans nous avons su qu'on cherchait à construire un lac *(Poullaouen)* ; **Me oa klask mond da varc'hadour-keseg** : Je cherchais à devenir marchands de chevaux *(Plonee)* ; **Yann vé klask ar vïou ba'r feurm** : Yann cherche les œufs à la ferme *(Landelo)* ; **Vaet oa da lar(e)d daoñ d'hond da glassed e vab** : Elle alla lui dire d'aller chercher son fils *(Kleden)* ; **Klask ba Sant-Herbod, po kimed klask 'e 'benn-(d)eryow** : Cherche à Saint-Herbot, tu n'auras aussi qu'à chercher jeudi *(Plonee)* ; **(A-)benn ouïeh la vise echüet ho c'hoa(r)i eh beñ glaskeh** : Quand vous saviez que votre jeu était fini eh ben vous cherchiez *(Sant-Wazheg)* ; **E(rr)o oa trist i(v)e hag ar mêr Ponvel oa klesk gwerzhañ 'nèi !** : Elle était arrivée dans un triste état et le maire de Plounévézel essayait de la vendre *(Ponvel)* ; **Ha klasket ma ha ka(v)et a meus !** : Et j'avais cherché et j'ai trouvé ! *(Plourac'h)* ; **Sell, gwel a res me zo bet klask traou pell pell** : Donc tu vois, j'ai été chercher très loin *(Plourac'h)* ; **Mé dad glassè (a)naoñ, ur mis (a-)raog vise** : Mon père le cherchait, un mois auparavant *(Kleden)* ; **Me n'on ket klask kement-se labour 'e !** : Moi je ne cherche pas non-plus tant que ça de travail ! *(Plourac'h)* ; **Pé vise tond d'o(be)r an dro ar re-he vije ene klask un tamm boued ha un tamm labour a-walc'h** : Lorsqu'ils venaient faire le tour ils étaient là à chercher un peu de nourriture et un peu de travail *(Poullaouen)* ; **Oh ! (E)mant toud klask labour ganen-me ?!** : Oh ! Ils cherchent tous du travail avec moi ?! *(Landelo)* ; **An dud n'eegn ket pell dé glesk ur wreg na ur gwas** : Les gens n'allaient pas loin chercher une épouse ou un mari *(Ponvel)* ; **Mé dad oa mêr ba Ponvel ha oagn aet d'ar mêri dé gless kirri, da gass 'nê da-beked Loudéac** : Mon père était le maire de Plounévézel et ils allèrent à la mairie pour chercher des charrettes, pour les envoyer jusqu'à Loudéac *(Ponvel)*

- **Klask afer** : Chercher des histoires ; **Ma vije un dèn dalc'h-mad klask afer** : S'il y avait une personne qui cherchait constamment des histoires *(Plouïe)* ; **Jalouss... Ya, klask afer ya ! Ar mo(d)-se oa kont !** : Jalouses... Oui, chercher des histoires oui ! C'était comme ça ! *(Berrien)*
- **Klask boued** : Quémander ; **Daw vo din mond da glask boued** : Il faudra que j'aille quémander *(Landelo)*
- **Klask cheu (ga / deus) *ub.*** : Chercher des noises à *qqn.* ; **Sete vije 'n eil 'klask cheu deuh igile** : Ils se cherchaient donc des noises l'un l'autre *(Skrigneg)* ; **Ur rèc'her, ya, an hi(ni) vij(e) klask cheu** : Un querelleur, oui, celui qui cherchait des noises *(Skrigneg)* ; **Ma zalc'h an alori-se da glask cheu ganit, 'h an da reiñ ur jilgornad daoñ war e vri** : Si ce crétin-là continue de te chercher des noises je vais lui mettre une mandale dans sa gueule (son nez) *(Rostrenn)* ; **Hag oa klask cheu deuh ma zad-kozh goude ha oa 'h essañ kannañ 'naoñ p(a) oa 'n-om ga(v)et mew !** : Et après il cherchait des noises à mon grand-père et il essayait de le battre lorsqu'il se retrouva saoul ! *(Skrigneg)*
- **Klask-e-c'hwenn** : Mendiant *(Skrigneg)*
- **Klass e rest** : Chercher son reste ; **Ha an tank na kontinuet, na ket klass(e)t e rest na foutr mann e-bed !** : Et le tank avait continué, il n'avait pas cherché son reste ni rien du tout ! *(Kleden)*
- **Klask fubi ba'r jistr** : fig. Chercher la petite bête (m-à-m. chercher des moucherons dans le cidre) ; **Hezh vé 'klask fubi ba'r jistr !** : Il cherche (continuellement) la petite bête *(Plouïe)*
- **Mond da glask e zijuni, e lein, e verenn, e goan** : Aller prendre son petit déjeuner, dîner, quatre-heures, souper ; **Me meus dow chachouer a teu (a-)benn arc'hoazh da glask o lein** : J'ai deux chasseurs qui viennent demain prendre leur dîner *(Plouïe)*
- **Klask goûd / Klass goûd** : Chercher à savoir ; **Ha ba'r fin vijent é klask goûd piw a nije an drapo** : Et à la fin ils cherchaient à savoir qui aurait le drapeau *(Plouïe)* ; **N'ounn ket pe oa gwir pe pet(r)a, n'oun ket bet 'è 'klask goûd !** : Je ne sais pas si c'est vrai ou quoi, je n'ai pas cherché à savoir ! *(Skrigneg)* ; **Ha na klask' goûd ga pet(r)a vïent debet 'è...** : Aussi il chercha à savoir par quoi elles étaient mangées... *(Poullaouen)* ; **Hag a vije un neubeud gwenneien ga bep-hini ha vije béch ganomp klask goûd piw halle gone ar mignañ toud** : Et chacun était en possession de quelques sous, et nous étions en conflit quant à savoir qui pourrait gagner le plus *(Plouïe)* ; **Kiriusañ 'naoñ, klass goûd** : Lui demander des renseignements, chercher à savoir *(Plonee)*
- **Klask kompagnunezh** : Chercher de la compagnie ; **É vussellad (e)ma ar veuc'h, klask a ra kompagnunezh** : La vache meugle, elle cherche de la compagnie *(Poullaouen)*
- **Klask zo war-lerc'h (*ub.*)** : Wanted / On recherche (*qqn.*) ; **Klask zo bet war e lerc'h 'pad pell** : On l'a recherché pendant longtemps *(Plouïe)*
- **Lakad klask war-lerc'h *ub.*** : Lancer une recherche pour trouver *qqn.*
- **Mond da glask merc'hed** : Aller courir les filles ; **Be oa ur rumm-all neuhe da-houde hag a'h ee da glask merc'hed** : Puis il y avait donc une autre catégorie qui allait courir les filles *(Plouïe)*
- **Mond da glask ub da udb da ub** : Partir à la recherche de *qqn.* pour devenir *qqchose* pour *qqn.* ; **Me 'h ay da glask un dèn just da bàeron da'm vaotr** : J'irai à la recherche d'un homme juste pour devenir le parrain de mon garçon *(Berrien)*

**KLASKER** ['klaskər] : [***clasquer*** 1499] n.m. (pl. **-ien** [klas'kɛrjən]) ; Chercheur

- **Klasker-boued / Klasker e voued** : Mendiant ; **Klaskerien-boued** : Des mendiants *(Lokmarïa)* ; **Ahe vïe ur bern klocharien, (e)vel vé lared (iv)è, klaskerien o boued** : Là il y avait un tas de clochards, comme on dit aussi, des mendiants *(Poullaouen)* ; **Ah ya ! Be vis(e) klaskerien-boued** : Ah oui ! Il y avait des mendiants *(Sant-*

*Wazheg)* ; **Me meus aneet dow vreur : Un' oa professeur ha an heñi-all oa ur c'hlasker-boued** : J'ai connu deux frères : L'un était professeur et l'autre était mendiant *(Plouïe)* ; **Ah ya ! Oh ya, 'vel ma teue ur c'hlasker-boued, eh beñ vïe rôet e goan dèoñ ha goud(e)-se vïe gwraet un takad dèoñ ba korn ar c'hrow (e)vi(d) dèoñ koussed barzh** : Ah oui ! Oh oui, dès qu'un mendiant venait, eh ben on lui donnait son souper et ensuite on lui faisait une zone dans le coin de la crèche afin qu'il puisse y dormir *(Sant-Wazheg)*

- **Klasker-grilhed** : Chercheur de grillons / Mauvais paysan ; **Ur voutik a vefe gouest da bêo ur mevel, ur mevel mad heñ ! Pass ur c'hlasker-grilhed !** : Une exploitation qui pourrait payer un valet, un bon valet hein ! Pas un chercheur de grillons ! *(Lannedern)*

**KLASS** [klas] : [***claçc*** 1632] n.m. (pl. **-ou** ['klasu]) : Classe

**Alïes a vent oh (e)n-om ziblass ha reünissañ beb merc'her war ur c'hlass ha' zo rôet dê** : Souvent ils se déplacent et se réunissent chaque mercredi dans une classe qu'on leur donne *(Skrigneg)* ; **Ur c'hlass lec'h ma n'eus dén e-bed kin ha' so rôet dê ba'h ar skol** : On leur donne à l'école une classe où il n'y a plus personne *(Skrigneg)* ; **Ur skol zo jerret ahe komañsamant ar bla, chome ket kin (ne)med ur c'hlass** : Une école a fermé là au début de l'année, il ne restait plus qu'une classe *(Skrigneg)* ; **Goûd a res piw neus gwraet an neubeutañ faotennou ba'n dikte dec'h neuhe ba ma c'hlass ?** : Tu sais qui a fait le moins de faute dans la dictée hier alors dans ma classe ? *(Kallag)* ; **Pugur oan e(rr)i ba'r c'hlass bras 'benn-neu'n** : Puisque j'étais pour-lors arrivée dans la grande classe *(Kallag)* ; **Ar Boched, an Alamanted oa ba'r skol ha vije lod deuh ar c'hlassou gate dalc'h-mad** : Les Boches, les Allemands étaient à l'école et certaines des classes étaient constamment avec eux *(Skrigneg)* ; **Ur skoulêr ur wech, toud i glass oa ket voien 'h ampech anê da gaoseal brezhoneg** : Une fois un instituteur, il n'arrivait pas à empêcher toute sa classe de parler breton *(Kergloff)* ; **Med ma chomeè ganit deuh an abard'hê p(é) vije echu ar skol, ah beñ neu'n vij(e)s punisset ba'r c'hlass ha vijes derc'het war-lerc'h ar re-all un tamm** : Mais s'il restait en ta possession en fin de journée lorsque l'école était finie, eh bien alors tu étais puni dans la classe et gardé un peu après les autres *(Poullaouen)*

- **Hemañ é klass *quarante-deux*** : Il est né en 1922, (c'est-à-dire qu'il a fait son service, ses classes en 1942, à 20 ans)
- **Int(e)rramant c'hentañ klass** : Enterrement de première classe ; **Ha un' penvidig vije gwraet un int'rramant c'hentañ klass hag ar re-bowr neuhe oa *deuxième classe* pe *troisième classe*** : Pour un riche on faisait un enterrement de première classe et alors les pauvres c'était de deuxième classe ou de troisième classe *(Berrien)*

**KLÊD** [klɛ̀:d-t] : [***cleuet*** 1530] n.m. ; Ouïe

✗ *cf.* : ***klêo***

**Ha da glêd ?** : Et ton ouïe ? *(Skrigneg)*

**KLED** [kleːd-t] : [***clet*** XVI[e]] ad. ; Abrité (-e) (du vent) (cf. **GWASKED**)

**Kletoc'h vé ga'r gwe memes-tra** : C'est quand-même plus abrité avec les arbres *(Poullaouen)* ; **Kled ba-dreñw ar c'hleuñ** : À l'abri derrière le talus *(Speied)* ; **Kled é da garrdi ?** : Ta remise est abritée du vent ? *(Poullaouen)* ; **Kled walc'h é da werje ?** : Ton verger est-il assez abrité ? *(Poullaouen)*

**KLEDER** ['kleːdər] : [***kledour*** 1919] n.m. ; Abri

✗ *cf.* : ***disklô, gwasked***

**C'hwi zo ba'r c'hleder am(añ) ! Am(añ) é tomm !** : Vous êtes à l'abri ici ! Il fait chaud ici ! *(Pluskelleg)*

**KLEDOURENN** [kle'du:rən] : [***kledouren*** 1913] n.f. (pl. **-ou** [kledu'rɛnu]) ; Abri de fortune

**Me zo 'hond d'o(be)r un tamm kledourenn** : Je vais faire un petit abri de fortune *(Poullaouen)*

**KLEI** [klɛj] : [vx. br. ***cléd*** ; ***cleiz*** 1499] ad. ; Gauche

✗ *m. dér.* : ***pawglei*** ; *m. comp.* : ***goukard-klei***

**An tu-klei** : Le côté gauche ; **An dorn klei** : La main gauche *(Ar Fouillez)* ; **Papred zo tud ha' labour ha' skriv ha-toud ga o zorn klei, hègn zo pawglei !** : Il y a toujours des gens qui travaillent et écrivent et tout de la main gauche, ils sont gauchers ! *(Plouïe)* ; **Honn(e)zh zo ur gavotenn in tri-ha-pevar (iv)è med un tri-ha-pevar ha n'é ket braw da gontañ, kar gan ar pajou chassees da dro(a)d klei deus an tamm dow hag an tamm pevar** : Ce n'est une gavotte en trois-et-quatre non-plus mais une trois-et-quatre qui n'est pas facile à compter car pour tes pas tu chasses ton pied gauche au deuxième et au quatrième temps *(Plourac'h)*

- **An eil hent tu-klei** : (la) Deuxième à gauche ; **Goude dapi an eil hent tu-klei** : Après tu prendras la deuxième à droite *(Skrigneg)*
- **Ba ma zu-klei** : À ma gauche **/ Ba da du-klei** : À ta gauche **/ Ba e du-klei** : À sa gauche (à lui) **/ Ba he zu-klei** : À sa gauche (à elle) **/ Ba hom zu-klei** : À notre gauche **/ Ba ho tu-klei** : À votre gauche **/ Ba o zu-klei** : À leur gauche
- **Ba'n dorn-klei** : Sur la gauche ; **Ha lec'h mond ba ti-Kaou, oa ba'n dorn-klei, oa aet ba ti-Youenn ha' oa ba'n dorn-dïou, an dra-he zo un ti-doub** : Et au lieu d'aller chez Kaou, qui était sur la gauche, il alla chez Youenn qui était sur la droite, c'est une maison mitoyenne *(An Uhelgoat)*
- **Ba'n tu-klei** : À gauche ; **Ale Loued, tuis ba'n tu-klei !** : Allez Loued, à gauche ! (cheval) *(Plouïe)* ; **« Poulpri » vïe gwraet da kêr ha 'n dra-h(e) so 'raog digoueo ba Kleden ba'n tu-klei ah(e) gis-s(e)** : On appelait ce village Poulpri et c'est avant d'arriver à Cléden à gauche là comme ça *(Speied)*

- **Deus an tu-klei** : De gauche / Du côté gauche ; **Me(d) me zo bet deus an tu-dïou 'vi(d) ar wech toud, brem(añ) (e)ma ar re zo klei, boñ ! Me(d) an dra-he a jeñch ket !** : Mais j'ai depuis toujours été de droite, maintenant c'est la gauche, bon ! Mais ça ne change rien ! *(Lannedern)*
- **Kentañ hent war an tu-klei** : (la) Première à gauche *(Skrigneg)*
- **Penn-klei** : Qqn qui n'obéit pas, n'en fait qu'à sa tête, qui ne comprend rien *(Plouïe)*
- **Un dèn klei** : Une personne pas prédisposée au travail / Une personne gauche ; **Hezh zo un dèn klei** : C'est une personne gauche *(Plouïe)* ; **Deus un dèn ha' n'é ket tued da labourad vé laret lar é un dèn-klei** : D'une personne qui n'est pas prédisposée au travail on dit qu'il est gauche *(Lokmarïa)*
- **War an tu-klei** : Sur la gauche ; **Chech war an tu-klei** : Tirer sur la gauche *(Skrigneg)* ; **Ha goûd a rit ba p(e)-lec'h (e)ma Point de Vue ? – Ba'n ti-gar du-h(e) war an tu-klei du-he, ene oa-heñ !** : Vous savez où se trouve Point de Vue ? – À la gare là-bas sur la gauche là-bas, c'est là qu'il était ! *(Laz)*

**KLEIETENN / KLEIEDENN** [klɛ'jɛtɛn] [klɛj'ɛːdɛn] : [***klaietenn*** 1992] n.f. (pl. **-ou** [klɛjɛ'tɛnu] **kleietou** [klɛ'jɛtu] **kleiedou** [klɛj'ɛːdu]) ; Clayette

**Ba ur gleietenn, kleietennou** : Dans une clayette, des clayettes *(Skrigneg)* ; **Ba ur gleietenn, ba ur c'hached** : Dans une clayette, dans une caisse *(Skrigneg)* ; **C'hoazh, me lakee ma re barzh hanter mis-kenver ba ur gleietenn da voutañ** : Et encore, moi je mettais les miennes à germer dans une clayette à la mi-janvier *(Skrigneg)* ; **C'hwi lake 'nê ba kleiedou ha lake 'nê war ur plañche pe 'vel pis(e) plass d'o(be)r** : Vous les mettiez dans des clayettes et vous les mettiez sur un plancher ou selon la place que vous aviez pour faire *(Speied)* ; **Med me zo bet 'h o(be)r an dra-(ho)nt dre varc'h(a)d 'e, dé lakad avalouar ba kleietou ba departamant *l'Eure*** : Mais je suis aussi allé faire ça à la tâche, pour mettre des pommes de terre dans des clayettes dans le département de l'Eure *(Speied)*

**KLEMM** [klɛm] : [***clem*** 1499] vb. ; (se) Plaindre

**Aet da glemm ha oa bet-hañw ba'r jañdarm(e)ri** : Parti se plaindre et il fut à la gendarmerie *(Speied)* ; **Klemm a ra, be zo lod hag a glemm dalc'h-mad** : Il se plaint, certains se plaignent constamment *(Skrigneg)* ; **Ar re-he glemm goude vent ket klañw** : Ils se plaignent alors qu'ils ne sont pas malades *(Skrigneg)* ; **Oh glemm ket (a)nê gwal-alïes** : Oh il ne les plaint pas bien souvent *(Lannedern)* ; **Sete ar peïsanted oa aet da glemm da hemañ** : Donc les paysans allèrent se plaindre à lui *(Landelo)* ; **Heñ vé dalc'h-mad klemm** : Il se plaint constamment *(Plouïe)* ; **Ene gle(v)en an a(v)el klemm ba'r gouriblou** : Là j'entendais le vent se plaindre dans les chanlattes *(An Uhelgoat)* ; **Houzh a vé klemm dalc'h-mad** : Elle se plaint constamment *(Ponvel)* ; **Pa vé ar c'hour 'tiskenn, ar beïsanted a glemm** : Lorsque la cour descend, les paysans se plaignent *(Poullaouen)* ; **Hag a glee un' à klemm hag ur chadenn à remüiñ ha hañw sell en-dro daoñ** : Il entendait un individu se plaindre et une chaîne remuant, il regarda autour de lui *(Skrigneg)* ; **Nann, oa ket droad da glemm ! Ma pïe bet un taol-dorn ba'r skoul, neuhe pïe un'-all ba'r gêr !** : Non, on n'avait pas le droit de se plaindre ! Si tu avais une gifle à l'école, tu en avais alors une autre à la maison ! *(Plonee)* ; **Houzh vis(e) klañw pad ar bla ha 'n-om glemm papred ha machin, me(d) deut oa-hi dé deg la pe(va)r-ugent ha kalz re-yowank oa marw raog houzh ha 'h ee-hi war-raog papred !** : Elle était malade toute l'année et toujours à se plaindre, mais elle avait atteint les quatre-vingt-dix ans, beaucoup de jeunes étaient morts avant elle et elle allait toujours de l'avant *(Kleden)*

**KLEMMADENN** [klɛ'mɑːdən] : [***clémmadenn*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [klɛma'dɛnu]) ; Lamentation

**Klemmadennou an a(v)el** : Les lamentations du vent *(An Uhelgoat)*

**KLEMMER** ['klɛmər] : [***clemer*** 1499] n.m. (pl. **-ien** [klɛ'mɛrjən]) ; Personne plaintive / Plaignant

**Hezh zo ur c'hlemmer** : C'est un gars plaintif *(Plouïe)* ; **Klemmerien dre natur** : Des plaintifs par nature *(Poullaouen)*

**KLEMMUS** ['klɛmyz-s] : [***clemmus*** XVI[e]] ad. ; Plaintif (-ve)

**Ya, klemmus ha skleñjennus ya ha houzh so bet skleñjou dalc'h-mad** : Oui, plaintif et traînant oui et elle est constamment à traîner (la patte) *(Ponvel)*

- **Klemmus n'é ket marvus** : Toujours malade, jamais mourir (m.-à-m. Plaintif n'est pas mortel) *(Skrigneg)*
- **Klemmus zo padus** : Toujours malade, jamais mourir (m.-à-m. Plaintif est durable) *(Ponvel)*

**KLEÑVED** ['klɛ̃ːvəd-t] : [***cleuet*** 1499] n.m. (pl. **kleñvejou** [klɛ̃'veːʒu]) ; Maladie / Épidémie / Épizootie

**Mod-all zo kleñvejou bet anveet gou(de)-se a-raog** : Mais sinon avant on a connu ensuite des maladies *(Laz)* ; **An dra-s(e) zigassè kleñvejou ha mildiou war'nê** : Ça leur apportait des maladies et le mildiou *(Kleden)* ; **Alïes ar yar vé suprim(et) a-raog vé aet-hei re fall 'è, ar c'hleñved...** : Souvent on supprime la poule aussi avant qu'elle n'aille trop mal, la maladie... *(Laz)* ; **(A-)benn vïe mad an dour deuh ar c'hleñvejou vïe daw tap anèoñ keid a vïe an hanter-nos (o) sonañ** : Pour que l'eau soit bonne contre les maladies il fallait la prendre lorsque minuit sonnait *(An Uhelgoat)* ; **Oh ! An dra-he é red lared lar 'vel ur c'hleñved bennaket, sempladurezh !** : Oh ! Ça il faut dire que c'était comme une maladie, une asthénie ! *(Plonee)* ; **An dra-he zo ur c'hleñved !** : Ça c'est une maladie ! *(Plonee)* ; **Ur c'hleñved a c'hoa(r)i (ar) vazh ba'r c'hanton** : Une maladie qui sévit dans le canton *(Poullaouen)* ; **Un' deus e hanter-breur na digasset ar c'hleñved deus e goñje** : Un de ses demi-frères avait ramené une maladie de son service militaire *(Ponvel)*

- **Delc'het vé ar c'hleñvejou** : Les maladies se perpétuent ; **Mod-se vije delc'het ar c'hleñvejou bras hañ ! Ouïent ket, houzoh walc'h, ar mikrob oa ket aneet hag an dud a ree an eil goud(e) egile ha oa familhou a-bezh ha' vije klañw** : C'est ainsi que les grandes maladies se perpétuaient hein ! Ils ne savaient pas, vous savez

bien, le microbe n'était pas connu, les gens faisaient l'un après l'autre et des familles entières étaient malades *(Skrigneg)*

- **Dond ar c'hleñved war'naoñ** : Être atteint par la maladie ; **Deut ar c'hleñved war'naoñ** : Il fut atteint par la maladie *(An Uhelgoat)*
- **En-om gaoud ar c'hleñved war *ub.*** : Être atteint par la maladie ; **Me(d) 'n-om ga(v)et ar c'hleñved warne 'è, 'vel a zigoue kalz a blassou, na ket bet chañs...** : Mais elle fut aussi atteinte par la maladie, comme ça arrive dans beaucoup d'endroits, elle n'eut pas de chance... *(Skrigneg)*
- **Goneet ar c'hleñved war'naoñ** : Vaincu par la maladie ; **Gouneet neus ar c'hleñved war'naoñ** : Il a été vaincu par la maladie *(Plouïe)*
- **Gonid war e gleñved** : Vaincre sa maladie ; **Barreg é-hañw (a)darr(e), gouneet neus war e gleñved** : Il est de nouveaux en pleine santé, il a vaincu sa maladie *(Plouïe)*
- **Gwal gleñved** : Maladie grave ; **Ur gwal gleñved neus** : Il a une maladie grave *(Plouïe)*
- **Kleñvejou ar vugale** : Les maladies infantiles *(Skrigneg)*
- **Mervel ga kleñved** : Mourir de maladie ; **Ha ar reñ-s(e) so lone(d) ha' varvègn ket ga kleñved 'nê heñ !** : C'étaient des bêtes qui ne mouraient pas de maladie hein ! *(Kareis)*
- **Tap ur c'hleñved** : Attraper une maladie ; **Gwelloc'h dê tap ar c'hleñved pass pé 'h eint re yowank, ma vegn loueou 'o-hègn klañw** : Il vaut mieux pour elles qu'elles attrapent la maladie pas lorsqu'elles sont trop jeunes, si elles sont des veaux elles seront malades *(Kallag)*

**KLÊO / KLÊD / KLEVED** [klɛw] ['klɛ:ɔ] [klɛ:d-t] ['klɛ:vəd-t] : [***cleauuet*** 1499] vb. (p.p. **klêt** [klɛ:d-t]) ; Entendre

✗ *m. dér.* : ***hadklêo*** ; & *cf.* : ***klêd***

**Dit da glêd** : Pour que tu entendes *(Skrigneg)* ; **Ha klêt heus-te ?** : Et toi t'as entendu ? *(Plouïe)* ; **Gwel(e)t ha klêet !** : Vu et entendu ! *(Skrigneg)* ; **Amañ vé klêt sort e-bed** : On n'entend rien ici *(Lokmarïa)* ; **Me(d) me glêen ket didoñ !** : Mais dis donc, moi je n'entendais pas ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! Loued on klêo 'han(o)h !** : Oh ! Ça me saoule de vous écouter *(Skrigneg)* ; **Nann, meus ket klêt (aha)non** : Non, je n'ai pas entendu *(Sant-Wazheg)* ; **Ha brem(añ) a glev 'nê kanañ !** : Et maintenant il les entend chanter ! *(Skrigneg)* ; **Hezh é inouüs klêo 'naoñ !** : Il est ennuyant à entendre ! *(Skrigneg)* ; **Be zo re-all ha' gred toud ar pezh a glêont** : Il y en a d'autres qui croient tout ce qu'ils entendent *(Plouïe)* ; **Glêes ket un drous ha' n'out ket kustum da glêd ?** : N'entends-tu pas un bruit que tu n'as pas l'habitude d'entendre ? *(Skrigneg)* ; **Beñ un'-all neus gwraet se c'hoazh, meus klêt !** : Ben, y en a un autre qui a fait ça encore en plus, j'ai entendu (dire) ! *(Skrigneg)* ; **Hag a me meus choñj klêed ma mab a lare diñ** : Et je me rappelle d'entendre mon fils me dire *(Skrigneg)* ; **P(a) oa ma ameseg lar diñ a glêe ar grilhed à kanañ ha glêen ket !** : Vu que mon voisin me disait qu'il entendait les grillons chanter alors que je n'entendais pas ! *(Skrigneg)* ; **Gaoseet ket deusoudon nag vêh ket klêt lared mann e-bed kin !** : Tu ne m'adresses plus la parole et on ne t'entend plus rien dire du tout ! *(Sant-Hern)* ; **Oh nann ne glean sort e-bed otro person** : Oh non je n'entends rien monsieur le recteur *(Lokmarïa)* ; **An dra-he meus ket bet klêt** : Ça je n'ai pas entendu *(Plouïe)* ; **Me blij din kleed ar radio** : J'aime entendre la radio *(Berrien)* ; **Ar person oa uhelleet neu'n da gaosèl daoñ pegur glee ket** : Le recteur avait haussé la voix pour lui parler puisqu'il n'entendait pas *(Lokmarïa)* ; **Vêh ket klêt kin, vé ket klêt ho mouezh kin !** : On ne t'entend plus, on n'entend plus le son de ta voix ! *(Sant-Hern)* ; **Meus bet klêt ur yontr kozh din kont an dra-h(e), an derjenn-domm** : J'ai entendu un oncle me raconter ça, la fièvre typhoïde *(Skrigneg)* ; **Matrehe c'hwi gleo** : Peut-être entendrez-vous *(Lokmarïa)* ; **Moien zo din d'esplik doc'h petra meus bet klêt war-boues ar sort traou-te** : J'ai la possibilité de vous expliquer ce que j'ai entendu au sujet de ce genre de chose-là *(Landelo)* ; **(E)n-om gleo a reent, vise ket trous gate** : Ils s'entendaient, il n'y avait pas de bagarre *(Plouïe)* ; **(E)n-om gleent ket** : Ils ne s'entendaient pas *(Skrigneg)* ; **Ne vije klêt nintra gantoñ** : On n'entendait rien à cause de lui *(Plouïe)* ; **Me 'h a da gontañ doc'h istor Yann (e)vel meus bet klêt (a)nèi** : Je vais vous raconter l'histoire de Yann comme je l'ai entendue *(Landelo)* ; **Ah fidamdoue (a-)benn arc'hoazh toud ar barres gleo an dra-he** : Ah nom de Dieu d'ici demain toute la commune entendra parler de ça *(Landelo)* ; **Ha pé gleven hezh é son, me ziskenne da silou anèoñ** : Et lorsque je l'entendais jouer, je descendais pour l'écouter *(Skrigneg)* ; **Klêt vé ar gurun !** : On entend le tonnerre ! *(Plouïe)* ; **Ha me oa ar wech kentañ din da gleed** : C'était la première fois que j'entendais ça *(Berrien)* ; **Petra ?! Vé ket klevet mann e-bed ba amañ !** : Quoi ?! Ici on n'entend rien du tout ! *(Kleden)* ; **Ganimp oa kemed boutou-koat ha mamp kimed an dra-he da glêd hañ !** : Nous n'avions que des sabots de bois et nous n'avions que ça à entendre *(Skrigneg)* ; **Meus ket bet klêt (ne)med an dra-he !** : Je n'ai entendu que ça ! *(Lokmarïa)* ; **Un dra kaled da gleved** : Une chose dure à entendre *(Poullaouen)* ; **Oh ! Tro-walc'h meus klêt !** : Oh ! J'ai assez entendu ! *(Skrigneg)* ; **Na ket echu da gontañ dèi ar pezh a na klêet, houm(añ) oa déjà à kontañ ar pezh a na ket klêet !** : Elle n'avait pas fini de lui raconter ce qu'elle avait entendu qu'elle était déjà à raconter ce qu'elle n'avait pas entendu ! *(Skrigneg)*

- **Deus ar mod meus klêt** : D'après ce que j'ai entendu ; **Med deuh ar mod meus klêt é-hi bet torret war-lerc'h ar bresel** : Mais d'après ce que j'ai entendu elle fut cassée après la guerre *(Landelo)*
- **En-om gleo (ga)** : S'entendre (avec) ; **Ur menaj mad a reñke d'en-em jikour, 'n-om gleo o dow, ar re-he errue mad ma (e)n-em jikourent** : Un bon ménage devait s'entraider, s'entendre, ils y parvenaient s'ils s'entraidaient *(Berrien)*
- **Glev ket e rèr 'vrammad** : Il n'entend pas son cul péter (c-à-d. il est sourd) *(Plonee)*
- **Klêo a + *n.pl.*** : Entre parler de ; **C'hwi peus bet klêt a draou mo(d)-se ?** : Vous avez entendu parler de trucs comme ça ? *(Kareis)*
- **Klêo deus *udb.*** : Avoir vent de *qqchose* ; **Peus ket bet klêt deus se ?** : Tu n'as pas eu vent de ça ? *(Ponvel)*
- **Klêd e letr** : En prendre pour son grade (m-à-m. entendre sa lettre) ; **Me lar dit ma klêet ma letr ! Goude oan survèiet 'ha ! Med me ka(v)et ur machin-all, me 'h ee dre ar preness pé teue ma c'hamarades da lak ar skeul diñ** : Je peux te dire que j'en avais pris pour mon grade ! Après ma foi j'étais surveillée ! Mais j'avais trouvé un autre truc, j'allais par la fenêtre lorsque ma copine venait me mettre l'échelle *(Skrigneg)*

- **Kleo kaos deus** : Entendre parler de ; **Bet heus bet klêt kaos deus hezh ?** : As-tu entendu parler de lui ? *(Plouïe)* ; **Meus ket klêt kaos deus an dra-he nann** : Je n'avais pas entendu parler de ça, non *(Plouïe)* ; **Ar wech kentañ din kleo kaos deus ar youd-te** : C'est la première fois que j'entends parler de cette bouillie-là *(Lokmarïa)* ; **Ha vije klêt un' (é) peteiañ** : Et on entendait un bégayer *(Plouïe)* ; **Ar pellañ meus gall(et) kleo kaos petramed kaoud da lenn diwar maner ar Rusquec é tro ar bla(v)ezh pevarzeg-kant ugent, pe tregont** : Le plus loin que j'ai pu entendre ou-bien lire sur le manoir du Rusquec date des alentours de l'an quatorze cents vingt, ou trente *(Landelo)* ; **Meus ket bet klêt kaos deuh ar purgator** : J'ai n'ai pas entendu parler du purgatoire *(Motre)*
- **Kleo kaoseal deus** : Entendre parler de ; **Bet meus bet klêt kaoseal deus pe(va)r-ugent (a) dud ba'r Guellec** : J'ai entendu parler de quatre-vingts personnes au Guellec *(Lokarn)*
- **Klêo kont (/-añ) deus** : Entendre parler de ; **Feus ket klêt kont deus se gwech e-bed ?** : Tu n'as jamais entendu parler de ça ? *(Karnod)* ; **Guinera, feus ket bet klêt (a)darre kont deuh ar re-s(e) ?** : Guinéra, tu n'en as pas encore entendu parler ? *(Plourac'h)* ; **Me blije soubenn-rous din, med vé ket klêt kont deus traou ar mod-se kin** : Moi j'aime la soupe à l'ognon, mais on entend plus parler de choses comme ça *(Ponvel)* ; **Ar festou-nos zo deut deus kost Poullaouen pe an tu-se, me meus ket, na bet klêt 'nê morse, kontañ lar vise gwraet festou-nos** : Les festou-nos sont venus du côté de Poullaouen ou ce côté-là, je n'ai pas, ni ne les ai jamais entendus, raconter qu'on faisait des festou-nos *(Lannedern)*
- **Kleo lared** : Entendre dire ; **A-wechou meus bet klêt lared** : J'ai parfois entendu dire *(Plouïe)* ; **Me ma klêt ma mamm lared lar ar vamm-gozh na nerzh (e)vel ur paotr** : J'avais entendu ma mère dire que la grand-mère avait de la force comme un gars *(Plouïe)* ; **Lod meus soñj da glêd lared ur wech oan ket (e)n-om ga(v)et ba un ti ha 'h oa ur plac'h ene** : Je me rappelle avoir entendu certains dire une fois que je m'étais retrouvé dans une maison et une femme s'y trouvait *(Kalaner)* ; **Joñj meus bet klêt lared lar ba Kerbrad vïe sallet ar pezh amann 'ha ken vïe koueet neu'n war'naoñ, ar mod-se vïe ket debet kalz** : Je me rappelle avoir entendu dire qu'à Kerbrat on salait le beurre ma foi jusqu'à ce qu'il tombe dessus, comme ça on n'en mangeait pas beaucoup *(Plouïe)* ; **Me meus klevet lared** : J'ai entendu dire *(Pleiben)*
- **Kleo tammou kaochou** : Entendre pas mal de rumeurs ; **Klêt meus tammou kaochou (aha)non** : J'ai entendu pas mal de rumeurs *(Landelo)*
- **Klêo tammou kaos** : Entendre des bouts d'histoires ; **Oh ! Gwech-all meus bet klêt tammou kaos med...** : Oh ! Autrefois, j'ai eu entendu des bouts d'histoires, mais... *(Plouïe)*
- **Klêo *ub.* o + *vb.*** : Entendre *qqn. + vb.* ; **Ha kleet vïent, pugur tachou voa didan o bouteier, sete vïent klêt (o) vale !** : Et on les entendait, puisqu'ils avaient des clous sous leurs bottes, on les entendait donc marcher *(Plonee)*
- **Pa na glever nemed ur son / N'haller kleved nemed un ton** : Lorsqu'on n'entend qu'une chanson / On ne peut entendre qu'un air (c-à-d. Si on n'a qu'un point de vue on ne connaît que ce point de vue) *(Plouïe)*
- **Pass din-me da glêd** : Pas d'après ce que j'ai entendu ; **Matresse ba-blessou hañ ! Med pass din-me dé glêd** : Peut-être par endroit hein ! Mais d'après ce que j'ai entendu *(Ponvel)*
- **Pass kleo takenn e-bed** : Ne rien entendre du tout ; **Amañ vé ket klêt takenn e-bed** : Ici on n'entend rien du tout *(Lokmarïa)*
- **Pass klêo un dakenn** : Ne pas entendre une bribe ; **Vé ket klêt un dakenn** : On n'entend pas une bribe *(Lokmarïa)*
- **Un dra b(e)nnaket da vé gwelet ha klêt !** : C'est quelque chose qui doit être vu et entendu ! *(Skrigneg)*

**KLER** [kleːr] : [***clezr*** 1499] coll. (sing. **-enn** ['kleːrən] sing. pl. **-ennou** [kle'rɛnu]) : Couche de glace / Surface glacée

**Erc'h vé, med kler ha skorn vé ket kin (e)vel gwech-all** : Il y a de la neige, mais il n'y a plus de couche de glace et du gel comme autrefois *(Poullaouen)* ; **Kler oa war an hent** : Il y avait une couche de glace sur la route *(Poullaouen)* ; **Kler zo war ar poullou-dour** : Il y a une couche de glace sur les trous d'eau *(Plouïe)* ; **An hent oa (e)veld ur glerenn** : La route était comme une patinoire *(Poullaouen)* ; **Kler (i)stribil deus o moustachou** : De la glace pendouillant à leur moustache *(Poullaouen)*

**KLERAÑ** ['kleːrə] : [***clezra*** 1659] vb. ; (se) Couvrir d'une couche de glace

**Kleret oa an hent** : La route était couverte d'une couche de glace *(Poullaouen)*

**KLERENNAÑ** [kle'rɛnə] : [***klerenna*** 1876] vb. ; (se) Verglacer

**Klerennet é an heñchou** : Les routes sont verglacées *(Plouïe)*

**KLERON** ['klɛːrɔ̃n] : [***cleroun*** 1632] n.m. (pl. **-ou** [klɛ'rɔ̃ːnu]) ; Clairon

**Ha oaint disket dê o(be)r kleron (e-)pad ar c'hampagn** : Et on leur apprenait à faire du clairon pendant la campagne *(Skrigneg)*

- **Kass kleron** : Jouer du clairon ; **Michañs oa (iv)e oa disket dê sonañ, da gass kleron oa** : On leur avait probablement aussi appris à sonner, c'était pour jouer du clairon *(Skrigneg)*

**KLEUB** [klœb-p] : [***kleub*** 1992] n.m. (pl. **-ou** ['klœbu]) ; Club

**Ba parres Plouïe zo un neubeud mat tud kozh ha oaint c'hoant da gaoud ur c'hleub** : Dans la commune de Plouyé il y pas mal d'anciens qui voulaient avoir un club *(Plouïe)* ; **Setu a'h ee ga i gleub, 'h ee-heñw dé voaiajiñ kost(e) Dinard** : Il allait donc avec son club, il alla voyager du côté de Dinard *(Kleden)*

**KLEUÑ** [klœ̃] : [***clud*** 1029 ; ***cleuz*** XIV^e^] n.m. (pl. **-iou** ['klœ̃ɲu]) ; Talus / Haie (cf. **MORGLEUÑ**)

**Ha lod-all chete 'nê ba-kost(e) ar c'hleuñ** : Certains les jetaient en bord de talus *(Skrigneg)* ; **Ha 'bénn vis(e) pil(e)t ar c'hoat, oah sañset dé reñk(añ) ar c'hleuñ, war-lerc'h** : Et quand le bois était abattu, vous étiez censés arranger les talus, ensuite *(Sant-Wazheg)* ; **Ar veuc'h oa o lampañ dreist ar c'hleuñ, ar c'hi oa é klask lamañ gati** : La vache sautait par-dessus le talus, le chien cherchait à la mordre *(Plouïe)* ; **Owen mamp la vije bet chomet un' bennaket ba-dreñw ur c'hleuñ bennaket** : Nous avions peur qu'un soit resté (caché) derrière un talus quelconque *(Plouïe)* ; **Ur c'hleuñ bras** : Un grand talus *(An Uhelgoat)* ; **Laket zo diheiañ ar c'hoajou, ar c'hleuñiou** : On a fait araser les bois, les talus *(Poullaouen)* ; **Pilet ha goude-se vé troc'het, da daol dreist d'ar c'hleuñ, bremañ (e)maint toud ba'r park** : Abattu et ensuite coupé, à jeter par-dessus le talus, tout est maintenant dans le champ *(Berrien)* ; **Diskrapet an dres ha distrouget ar c'hleuñ** : Les ronces arrachées et le talus assaini *(An Uhelgoat)* ; **Taol (a)naoñ ba bord ar c'hleuñ, ba'n toull-mengl(euñ) ahe** : Jette-le au bord du talus, dans le puits de mine là *(Plonee)* ; **An dra-he oa a-vïes mo(d)-se un tamm kost ar c'hleuñ ha risket barzh ! Tapet ene, koueet ba'r pri** : C'était comme ça en biais un peu sur le côté du talus et il glissa dedans ! Là il s'est fait avoir, tombé dans la boue *(Plonee)* ; **Vïe daw 'è tap(ed) ur balia(d)-douar deus kost(e) ar c'hleuñ dé lakad wa'r c'hleuñ ha vis(e) daw rann(añ)** : Il fallait prendre une bêchée de terre du flanc du talus pour mettre sur le talus et il fallait diviser *(Sant-Wazheg)* ; **Ha moannac'h a oagn, ouzoh (a-)walc'h, pugur pé vise digoueet fass d'ar c'hleuñ oa daw da harzañ, aretal** : Ils étaient plus minces, vous savez bien, puisque lorsqu'on arrivait face au talus il fallait s'arrêter, arrêter *(Plouïe)* ; **Voa an dow-mañ ba-kost ar c'hleuñiou** : Ces deux-là étaient en bord de talus *(Plonee)* ; **Eh beñ alïes ma vis(e) ur veuc'h hag e vis(e) kalz laezh gati vïe laket ar gordenn dei ha vïe laket un' d'ar vugal(e) d'o(be)r tro ar park ga'r veuc'h 'vid dei debiñ bord ar c'hleuñiou** : Eh ben souvent s'il y avait une vache qui avait beaucoup de lait on lui mettait une corde et on confiait une aux enfants pour faire le tour du champ afin qu'elle puisse manger au bord des talus *(Sant-Wazheg)* ; **Sete ni chouchet dreñw ar c'hleuñ** : Nous étions donc cachés derrière le talus *(An Uhelgoat)* ; **Vïent 'tiharzh(o) ba toud ar c'hleuñiou, 'troc'hañ koat ga'r chalp ha ga'n hach ! Pad ar goañw !** : Ils défrichaient dans tous les talus, couper du bois à la serpe et à la hache ! Pendant l'hiver ! *(Kergloff)*

**KLEUS** [klø:z-s] : [***cleus*** 1632] ad. ; Creux (-se) (cf. **KREUS**)

**KLÏANT** ['klijən] : [***cliant*** 1633] n.m. (pl. **-ed** [kli'jɑ̃ntəd-t] **-ou** [kli'jɑ̃ntu]) ; Client / Prétendant

**Vïe bet ur c'hlïant (e)vel un'-ell** : Il aurait été un client comme un autre *(Poullaouen)* ; **Set(u) reemp klïanted ma-karet-hu** : Nous faisions donc de la clientèle si tu préfères *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Pé zigoueo ur c'hlïant ganoc'h c'hwi rey hezh dèoñ** : Lorsque vous rencontrerez un prétendant vous lui donnerez ça *(Plonee)* ; **As(e) vïe béc'h klask tap ar c'hlïant, ba'r mar(e)-te vij(e) konkuroñs !** : Il y avait là du conflit pour avoir le client, à cette époque il y avait de la concurrence ! *(Karnod)* ; **Chañchen ket plass da ma gamioñ ha oa unneg klïant ga o bidoniou** : Je ne changeais pas de place à mon camion, il y avait onze clients munis de leurs bidons *(Karnod)* ; **Ha toud an dud na laezh, oa klïanted partoud ! Klïanted-laezh partoud** : Et tout le monde avait du lait, il y avait des clients partout ! Des clients pour le lait partout *(Karnod)* ; **Deg ha pe(va)r-ugent hano-klïantou ha toud da verkañ** : Quatre-vingt-dix sur ma tournée, quatre-vingt-dix noms de clients et tous à marquer *(Karnod)* **Ha sete just pé oa-heñw krog pissañ oa digoueet ar poliss war'nèoñ, ale kasset ma c'hlïant d'ar prijon !** : Et donc juste quand il commença à pisser la police lui tomba dessus, allez mon client envoyé en prison ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Da bep hin(i) da gaoud e gont, me da gaoud ma gont ha d'ar c'hlïanted da vé kontant pé 'h eeint-kuit** : Pour que chacun ait son compte, moi d'avoir mon compte et les clients d'être contents lorsqu'ils s'en vont *(Plourac'h)* ; **Ar fakturenn ha mond da wel ar c'hlïant ha da ve pêet ha d(a) zigass an deuvïou ha-toud** : La facture et aller voir le client et être payé et envoyer les devis et tout *(Skrigneg)* ; **Dow oagn ha' h ee da lousowiñ ar patates hag a vije béc'h gate 'h essañ goûd, nagn ket c'hoant an eil d'ond war klïanted igile 'è** : Ils étaient deux et allaient traiter les patates, ils étaient faisaient des efforts pour essayer de savoir, ils n'avaient pas non-plus envie d'aller sur les clients de l'autre *(Skrigneg)*

- **Be klïanted da *udb.*** : Avoir de la clientèle pour *qqchose* ; **Ha pa vïe an amann oa klïanted dèoñ ba'r vourc'h pet(r)a !** : Et il y avait de la clientèle au bourg pour le beurre lorsqu'il y en avait quoi ! *(Sant-Wazheg)*

**KLIKED** ['klikɛ(d-t)] : [***clicqed*** 1732] n.m. (pl. **klikejou** [kli'kɛ:ʒu]) ; Cliquet

**Ar maout ziskennè, 'n-or droiñ 'naoñ ma visè c'hoant, vis(e) diskennet heñw pé sterdèh. Dé sterdañ d'o(be)r ar jistr oa ur varrenn-hou(a)rn hag as(e) oa ur c'hlikè ha hezh dapè ur c'hrañ be-vech, am(añ) oa ur rod ha oa toullou barzh enni hag ar yennou 'h ee un' ba'n toull be-vech** : Le mouton descendait, en le tournant au besoin, on le descendait quand vous serriez. Il y avait, pour le serrer afin de faire du cidre, une barre de fer et là un cliquet qui prenait chaque fois le cran, il y avait ici une roue avec des trous (un écrou) et les clavettes, les clavettes allant chacune dans le trou à chaque fois *(Kareis)*

**KLIPENN** ['klipən] : [***clipen*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [kli'pɛnu]) ; Crête / Tronche

**Ru 'vel klipenn ar c'hog** : Rouge comme la crête du coq *(Skrigneg)*

- **Klipenn ar har** : Le devant de la jambe ; **Tap ur flipenn war klipenn da har** : Prends un sur le devant de ta jambe *(Poullaouen)*

**KLOARDI** ['klwardi] : [***kloerdi*** 1876] n.m. ; Séminaire

**An 'Nac'h-Gwenn é dam gwech-all e oa ba-lec'h emomp chom amañ, e oa ur manac'hti, ur c'hloardi ha oa eno menec'h gwenn** : Le « 'Nac'h-Gwenn » c'est parce qu'il y avait autrefois là où nous somme un monastère, un séminaire et s'y trouvait des moines blancs (cisterciens) *(Lennon)* ; **Hezh é ar c'hloardi kozh** : C'est l'ancien séminaire *(Lennon)*

**KLOAREG** ['klwɑːrəg-k] : [***cloerec*** 1467] n.m. ; Clerc

**KLOASONIÑ** [klwa'zɔ̃:ni] : vb. ; Cloisonner

**Me ma gwraet un hangar da zigentañ ha goud(e)-se ma sa(v)et brik, sa(ve)t pevar mur, kloasonet ha-toud ha prenestou** : J'avais fait un hangar au départ et ensuite j'avais construit des parpaings, construit quatre murs, cloisonnés et tout et des fenêtres *(Skrigneg)*

**KLOASTR / KLASTR / KLOSTR** [klast] [klɔst] [klɔʃt] : [***cloestr*** 1422] n.m. & n.lieu ; Cloître

**Ni zo hond da bek(ed) ar C'hlast da wel** : Nous allons aller jusqu'au Cloître pour voir *(Plouïe)* ; **Tud ar C'hlostr** [ar'hlɔʃt] : Les habitants du Cloître-Pleyben *(Lannedern)*

**KLOCHAD** ['kloʃəd-t] : [***clochat*** 1732] vb. ; Glousser (en couvant) (cf. **SKLOKAL**)

**É c'hlochad (e)ma ar yar ene** : Là la poule glousse (en couvant) *(Lannedern)* ; **(A-)benn be (é) horiñ rankent be é c'hlochad-se, joment ket war ar vïou ma vênt ket é c'hlochad kén** : Pour couver elles doivent glousser quoi, elles ne restent pas sur les œufs si elles ne gloussent plus *(Lannedern)*

**KLOCHAR** ['kloʃar] : n.m. (pl. **-ien** [klo'ʃarjən]) ; Clochard

**Ahe vïe ur bern klocharien, (e)vel vé lared (iv)è, klaskerien o boued** : Là il y avait un tas de clochards, comme on dit aussi, des mendiants *(Poullaouen)*

**KLOC'H** [klɔx-h] : [***cloch*** 1499] n.m. (pl. **kleier** [klɛjər]) ; Cloche

**Ha brallet ar c'hleier neuhe, pudur teuent deus Rom !** : Et on sonnait les cloches en branle, puisqu'elles venaient de Rome ! *(Skrigneg)* ; **Ha hoñzh da akseptiñ ene da son(añ) ar c'hloc'h** : Et elle avait accepté là de sonner la cloche *(Plonee)* ; **Pugur 'h ee ar c'hleier da Rom, vije red mouchañ ar sent neuhe** : Puisque les cloches allaient à Rome, il fallait alors voiler les saints *(Skrigneg)* ; **Hag ur chapel voa 'e ! Ha voa ur c'hloc'h hag un tour ha-toud, memes-mod (e)vel chapelou war ar maes dre ahe 'hi-se** : Et il y avait également une chapelle ! Et il y avait une cloche et une tour et tout, pareil que des chapelles à la campagne dans le coin ici *(Plonee)* ; **Ar c'hloc'h oa en-istribilh ba'h ar weenn ene, ba'h-kreis-tre dow vrank** : La cloche était accrochée dans l'arbre là, juste entre deux branches *(Berrien)* ; **Ha en(e) n'eus kloc'h na sort e-bed !** : Et il n'y a là pas de cloche ni rien du tout ! *(Berrien)* ; **Hete p(e)-lec'h teuin ahe da son ar c'hloc'h ma (e)n-im gavfe béc'h war'ha'on ?!** : Donc ou viendrai-je ici pour sonner la cloche si je devais me trouver en difficulté ?! *(Berrien)* ; **Gast ! N'é ket sonet ar c'hloc'h gwalvounnus 'hat !** : Putain ! La sonne n'a pas sonné bien vite ma foi ! *(Landelo)* ; **Ar re noa ket forn beñ vije gwraet ar mod-se, vije laket un tamm toas d'o(be)r ar bar(a) hag war an toas vije lakeet 'e ur c'hloc'h** : Ceux qui n'avaient pas de four ben faisaient comme ça, on mettait un bout de pâte pour faire du pain et la pâte était mise également sous une cloche *(Pleiben)* ; **Ah beñ oa klee(t) ar c'hleier neuhe war-lerc'h mer(e)nn-vihen, 'tro pedir eur hanter bennag** : Ah ben on entendait alors les cloches après le goûter, vers quatre heures et demie et quelque *(Laz)* ; **Med mamm-gozh ma dad oa mamm-bàeron d'ar c'hloc'h, neu'n vise laket ur vamm-bàeron ha un tad-pàeron d'ar c'hleier** : Mais la grand-mère de mon père était marraine d'une cloche, on donnait alors une marraine et un parrain aux cloches *(Ponvel)*

- **Brallañ e gloc'h** : Branler sa cloche (c-à-d Se vanter / Se dandiner) ; **Soaig é vrallañ e gloc'h ga'n hent** : François qui se dandine sur la route *(Poullaouen)*
- **Kloc'h-owr** : Boucle d'oreille en or *(Skrigneg)*
- **Lak ar c'hloc'h d'ond en-dro** : Faire sonner la cloche ; **Set(u) neuhe mamp gelvet re ar bourk da lak ar c'hloc'h d'ond en-dro (e)vid gelved tud d'ond da jikour (a)ha(n)on da lao an tan** : Nous avons donc alors appelé ceux du bourg pour qu'ils fassent sonner la cloche pour appeler les gens à ma rescousse pour éteindre le feu *(Plouïe)*
- **Tour bras Pleiben, kloc'h bras Braspar** : Le grand clocher de Pleyben, la grande cloche de Braspars (exercice d'élocution, souvent on finit par dire « **kaoc'h bras Braspar** : la grande merde de Braspars ») *(Laz)*

**KLOC'HAÑ** ['kloha] : [***kloc'ha*** 1935] vb. ; Traînailler

✗ *syn.* : ***ranal, rusañ, sklejañ, terlepal***

**Bet out à kloc'hañ ?** : Tu es allée traînailler ? *(Skrigneg)* ; **Chomet oa da gloc'hañ** : Il était resté traînailler *(Skrigneg)*

**KLOC'HIER / KLOIER** ['klɔhər] ['klɔjər] ['klɔjᵊr] : [***clocher*** 1499] n.m. (pl. **-ien** [klɔ'hɛrjən] [klɔ'ɛrjən]) ; Bedeau / Sonneur de cloche

**Hag ar c'hloier a-wechou vïe krog d'ober an dro dèi 'e** : Et parfois le bedeau lui tournait autour *(Landelo)* ; **Ha sete gwel a rañw ar c'hloier tond amañ, heñw a'h ee d'ar prospital** : Et je vois donc le bedeau venir ici, il allait au presbytère *(Sant-Wazheg)* ; **Pier ouïe mond da beg an tour ha lak ur sac'h en-dro d'ar vazhoulenn ba'r c'hloc'h ha kàer nïe ar c'hloier chech war ar gordenn oa ket dign-ha-daon** : Pierre savait aller au sommet du clocher et mettre un sac autour du battant de cloche et le bedeau avait beau tirer sur la corde il n'y avait pas de ding dong *(Kolloreg)* ; **(A-)benn é bet echu kofess ar c'hloier, ar person houll** : Quand la confession du bedeau fut terminée, le recteur lui demande *(Kleden)*

**KLODAD** ['klo:dəd-t] : [***klodad*** 1866] n.m. & n.f. ; Portée / & par ext. Flopée de

✗ *syn.* : *(portée)* ***sklodad, torad*** *(flopée de)* ***fardellad***

**Vé ket lar(e)t ur glodad ? Ur gloda'-gwen(an)** : Ne dit-on pas une flopée ? Une flopée d'abeilles *(Skrigneg)* ; **Bet neus dow glodad deja hag a (e)ma à ho(r)tos ur glodad-all, pu(d)ur ar c'hijer né dow-tri glodad ar bla** : Elle a eu déjà deux portées et elle attend une autre portée, puisque les chats ont deux-trois portées par an *(Skrigneg)*

**KLOGER** ['klɔːgə(r)] : [***cocqle, clogue*** 1732] n.f. ; Louche

**Ha ma gloger da dap echantilhonou meus ase** : Et j'ai là ma louche à échantillons *(Karnod)* ; **A-raog vise daw (iv)e tap ar c'hoèien ga'r gloger ha vise lesket ar laezh d(a) reposiñ un devezh** : Avant on devait prendre la crème à la louche et on laissait le lait reposer une journée *(Ponvel)*

**KLOGORENN** [klɔ'gɔːrən] : [***clogoren*** 1633] n.f. (pl. **-ou** [klɔgɔ'rɛnu]) ; Ampoule (aux mains) / Bulle (qui se forme sur l'eau quand il pleut)

✗ *syn.* : ***bolc'hen*** ; & *cf.* : ***filboc'henno***

**Hag ar mo(d)-se vé gwel(e)t klogorennou war an hent** : Et ainsi on voit des bulles d'eau qui se forment sur la route *(Brennilis)*

**KLOR** [klɔːr] : [***clozr*** 1464 ; ***clor*** 1718] coll. (sing. **-enn** ['klɔːrən] sing. pl. **-ennou** [klɔ'rɛnu]) ; Cosses / Gousses

**Kutuilh un toulladig klor pis** : Ramasser quelques gousses de pois *(Poullaouen)* ; **Klor pes-bihen** : Des cosses de petits pois *(Plouïe)* ; **Med daw é be war'nê petram 'h a toud ar c'hlor ! Hag ar vein ! Hag an toussigi ! Ba'r machin** : Mais il faut être sur elles ou bien toutes les cosses ! Et les pierres ! Et les crapauds ! Vont dans la machine *(Brennilis)*

**KLOS** [kloːz-s] : [***clos*** 1499] ad. ; Clos (-e) / Fermé (-e)

**'Zigouev ba'r goloñgn(enn) ha cheñch tu dèi goud(e)-se ha lakeet an traou klos peu-prè, dê da chom barzh** : Ça arrive dans la ruche, ensuite la retourner et que tout soit à-peu-près clos, afin qu'elles y restent *(Laz)*

**KLOSAÑ / KLOSOU** ['kloːzə] ['kloːzu] : [***closaff*** XVI[e]] vb. ; Clore / Enclore / Enfermer

**Yè, stoc'het é, kloset** : Oui, c'est bouché, clos *(Laz)* ; **Hag 'è ar glow oa toud ha setou, pi(g)ur ar re-h(e) oa kloset toud, toud** : Et il y avait aussi le charbon et donc, puisqu'ils étaient tout enclos, tout *(Sant-Wazheg)* ; **Vïe ket yin, ba enne vïe ket yin 'è ! Ar re-h(e) oa klos mad ha red vïe klosañ mad ha tro-war-dro** : Il ne faisait pas froid, dedans il ne faisait pas froid non-plus ! Ils étaient bien clos et il fallait bien les enclore tout autour *(An Uhelgoat)* ; **Matre'n oamp ket deuh ar vounnissañ toud, med ar pezh vije gwraet vije gwraet mad ha braw da glosou !** : Nous n'étions peut-être pas des plus rapides, mais ce qui était fait était bien fait et facile à enclore ! *(Pluskelleg)* ; **Pé vêr yowank 'hend-ell vé tammou miser é klosañ 'nê gan ar penn-dowlin dape tomm ha oamp ket ken abitüet 'vel re e(rr)o serten oad 'è 'vid troiñ anê, med boñ... Mod-se vé disket !** : Sinon lorsqu'on est jeune c'est un peu la misère pour les enclore avec le genou, tu attrapais chaud et nous n'étions pas non-plus autant habitués que ceux d'un certain âge pour les tourner, mais bon... C'est comme ça qu'on apprend ! *(Pluskelleg)*

**KLOSENN** ['kloːzən] : [***closen*** 1659] n.f. (pl. **-ou** [klo'zɛnu]) ; Boîtier

**Maes e glosenn** : Hors de son boîtier *(Poullaouen)*

**KLOUAR** ['kluwər] [kluːr] : [***clouar*** 1499] ad. ; Tiède / (temps) Doux (-ce) / (temps) Clément

**An erc'h (a-)benn vé klou'r 'deuñ** : La neige fond dès-lors que le temps est clément *(Plouïe)* ; **A(v)el klou'r zo** : Il y a du vent doux *(Plouïe)* ; **Oh ! Med klouar n'é ket mad 'è hañ !** : Oh ! Mais ce n'est bon tiède non-plus hein ! *(Plourac'h)* ; **Kar ar re-he oa dow barti, kara ? Laezh ha koaien, med ahe oa red dê beañ klou'r !** : Car ils étaient en deux parties, n'est-ce pas ? Lait et crème, mais là il fallait qu'ils soient tièdes ! *(Skrigneg)* ; **Goud(e) neuhe pé vé poent perchiñ 'nê vé lemet ar bach kuit d'ar mar(e) vé klou'r an amzer ha ahe vent ket da berchañ kin** ! : Alors après lorsqu'il est temps de les percher on enlève la bâche au moment où le temps est doux et là on n'a plus à les percher *(Skrigneg)* ; **Me é red da lak 'naoñ da dommañ, hemañ zo klouar en-dro, me meus ket ka(v)et 'naoñ tomm 'è ! Me lakey 'naoñ ba'r gastelor(e)nn !** : Il faut que je le mette à chauffer, il est tiède à nouveau, je ne l'ai pas trouvé chaud non-plus ! Je vais le mettre dans la casserole ! *(Skrigneg)* ; **Dour klouar, vïe lak(et) ed ha vïe mesket an dra-he ha laket holen glas ha goud(e)-se neuhe vïe leusket an dra-he da hoiñ da-beked an de war-lerc'h vintin** : De l'eau tiède, on mettait du blé et on mélangeait ça et on mettait du gros sel et alors ensuite on laissait ça fermenter jusqu'au lendemain matin *(Lokmarïa)* ; **An ampes, mé-keres, a vé distrempet barzh dour klou(a)r** : L'empois, si tu préfères, était dilué dans de l'eau tiède *(Skrigneg)*

➢ **Lost klou(a)r** : Pleutre ; **Hezh so ur lost klou'r** : C'est un pleutre *(Pleiben)*

➢ **Pa vé erc'h war an douar / Ne vé na tomm na klouar** : Quand la neige recouvre le sol il ne fait ni chaud ni doux

**KLOUARENN** [klu'ɑːrən] : [***klouarenn*** 1941] n.f. (pl. **-ed** [klua'rɛnəd-t]) ; Femme hypocrite (cf. **KLUVAN**)

**KLOUKAÑ** ['klukə] : [***kloukañ*** 1931] vb. ; Goinfrer / Avaler sans mâcher

**Be oa forz ha gloukent ar vïou** : Il y en a pas mal qui avalent les œufs sans les mâcher *(Poullaouen)*

**KLOUKÉRES** [klu'ke.rz-s] : n.f. ; Jacasseuse / Jacteuse

✗ *syn.* : ***kegin, pil-ginou***

**Ah ! Houzh so ur gloukér's 'ha !** : Ah ! C'est vraiment une jacteuse ! *(Plouïe)*

**KLOUNK** [kluŋk] : [***klouk*** 1992] onom. ; Coa (coassement) (cf. **DIGLOUNKAÑ**)

**Goûd a ouïe deuh an amzer ha neuhe deuh an abard'hê pé glee an toussedig à kanañ « klounk klounk klounk ! »** : Il savait par rapport au temps, alors en fin d'après-midi lorsqu'il entendait les crapauds coasser « coa coa coa ! » *(Skrigneg)* ; **A lare un' ha na ket c'hoant lar vije glô, pedur an de war-lerc'h a'h ee d'o(be)r i voenn hag a glee an toussedig 'h o(be)r klounk klounk klounk ha oa komañset da lah(añ) anê toud** : Disait un qui ne voulait pas qu'il y ait de pluie, puisque le lendemain il allait faire son foin, il entendait les crapauds faire coa coa coa, il commença à tous les tuer *(Skrigneg)*

**KLUD** [kly:d-t] : [vx. br. ***clut***] n.m. (pl. **-ou** ['kly:du]) ; Perchoir / & Lit / Pieux

**Kass ar c'hilhog hag ar yér d'o c'hlud** : Envoyer le coq et les poules à leur perchoir *(Ar Fouillez)* ; **Lamp ba da glud 'ta** : Saute dans ton lit donc *(Plouïe)* ; **Be oa un tamm glud ahe 'è hag yee ar re-se** : Il y avait là aussi un petit perchoir et elles (y) allaient *(Laz)* ; **Me(d) ar c'hog deus ar mintin neus droed da gan(añ), me(d) pass deus an abard'hê 'hond war i glud !** : Mais le coq a le droit de chanter le matin, mais pas en fin d'après-midi en allant sur son perchoir ! *(Skrigneg)*

**KLUD-YIR / KLUD-YER** [klyd'ɟi:r] [klyd'je:r] : [***clud-yer*** 1732] n.m. (pl. **kludou-y(i/e)r** ['klydu'ɟi:r] ['klydu'je:r]) ; Poulailler

**Ur c'hlud-yir oa devet amañ ba-kichenn matresse** : Il y avait peut-être bien un poulailler qui avait brûlé ici à proximité *(Plouïe)*

**KLUDAD-VERIEN** ['kly:də,vɛrjən] : n.f. ; Fourmilière

✗ *syn.* : ***bodenn, kludenned-verien, neizh-merien, tuchenn-verien*** ; & *cf.* : ***merien***

**Heñ neu(s) rôet un taol-tro(a)d ba'h ur gluda(d)-verien !** : Il a donné un coup de pied dans la fourmilière ! *(Skrigneg)*

**KLUDENNED-VERIEN / KLUDENNED-MERIEN** [kly'dɛnɛd,(v/m)ɛrjɛn] : n.f. ; Fourmilière

✗ *syn.* : ***bodenn, neizh-merien, tuchenn-verien*** ; & *cf.* : ***merien***

**Amañ zo ur gludenned-verien** : Il y a ici une fourmilière *(Skrigneg)* ; **Hag a vije ur bern vïou ba'r gludenned-merien ! Hag ar re-he h ee d'o(be)r, ur verienenn, da doud o vïou bihen gwenn ahe his-se hag a pa vrèges an neizh a weles anê toud 'tilojañ** : Et il y avait un tas d'œufs dans la fourmilière ! Ils allaient faire, une fourmi, à tous leurs petits œufs blancs et quand tu démolissais le nid, tu les voyais toutes déménager *(Skrigneg)*

**KLUJAÑ** ['kly:ʒə] : [***clugat*** 1633] vb. ; (se) Jucher / (se) Percher

**Ba'r varrikenn, lakeet barrennou ha-toud da glujañ barzh !** : Dans la barrique, on a mis des barres et tout pour qu'elles s'y juchent ! *(Skrigneg)*

**KLUJAR** ['kly:ʒar] : [***clugar*** 1499] n.f. (pl. **klujuri** [kly'ʒy:ri]) ; Perdrix

**KLUKOU** ['klyku] : [***klukou*** 1983] n.pl. ; Bavardages / Sornettes

**KLUVAN** ['kly:vən] : [***cluffan*** 1547] n.m. (pl. **-ed** [kly'vɑ̃:nəd-t]) ; Commère / Hypocrite

✗ *syn.* : ***klouarenn, labedenn, liboudenn***

**KLWED** [kle:d-t] : [vx. br. ***cluit*** ; ***cloet*** 1464] n.f. (pl. **klwejou** ['kle:ʒu]) : Barrière

✗ *m. comp.* : ***bazh-klwed, post-klwed***

**Dreist d'ar c'hlejou** : Par-dessus les barrières *(Plouïe)* ; **Ha heñ nôa lakeet ur lass ba-di(nd)an ar glwed ba toull ar leur !** : Et il mit un collet sous barrière à l'entrée de l'aire ! *(Laz)* ; **Hag ur wich-all ha' na gwraet ur glwed da mamm-gàer Jañ** : Et une autre fois il avait fait une barrière à la belle-mère de Jean *(Skrigneg)*

**KLWEDAÑ** ['kle:də] ['kle.jdə] : [***cloedat*** 1499] vb. ; Herser

✗ *syn.* : ***fresad***

**Sete vïen 'labour(a)d ga'r c'heseg ba'r parkeier, vïen desket ga papa neuhe da glwedañ** ['gle.jdə] **an oged vras** : Je travaillais donc avec les chevaux dans les champs, papa m'apprenait alors à herser avec la grande herse *(Plonee)*

**KLWEDENN / KLWEJENN / KLWIJENN** ['kle:dən] ['kle:ʒən] ['kli:ʒən] : [***cloueden*** 1623] n.f. (pl. **-ou** [kle'dɛnu] [kle'ʒɛnu] [kli'ʒɛnu]) ; Barrière / Claie / Râtelier / Ridelle

**N'eus ket klwijenn n'eus kemed temporellou** : Il n'y a pas de fourragère il n'y a que des tombereaux *(Berrien)* ; **Hem(añ) oa ar c'harr petra ! An dra-m(añ) oa ar brankariou, an dra-m(añ) oa ar glwejennou** : C'était une charrette quoi ! C'étaient les brancards, c'étaient les ridelles *(Kareis)* ; **Hag ar c'harr bras ga'r c'hlwijennou, hezh oa da chærr voenn, petram da chærr ed pe da chærr keuneud** : Et c'était une grande charrette munis de fourragères, elle servait à charroyer le foin ou-bien charroyer le blé ou à charroyer le bois *(Berrien)* ; **D'ar mare-se vise tennet ar voenn ga'n dorn deus ar bern ha vise laket ur c'hlwijenn barzh** : À cette époque-là on tirait le

foin à la main du tas et on y mettait une ridelle *(Plouïe)* ; **Troc'het vije yeot ba'r prajou, douget vije war 'r chouk, lake(t) vije d'ar c'hoèlïou ba ar glwejenn pe ba ar preseb** : On coupait de l'herbe dans les prés, on portait sur le dos, on mettait aux taureaux dans le râtelier ou dans la mangeoire *(Lokarn)* ; **Tamporellou é ar re vis(e) lak(e)t war'nê 'vid chærr foenn ha neu'n a vïe *ras la caisse* mod-all hag ar re oa ar c'hlwedennou a reemp da 'r re-se 'nê** : Ce sont des tombereaux qu'on mettait dessus pour ramasser le foin et c'était sinon alors ras la caisse, nous appelions ça des fourragères *(Speied)*

- **Klwejenn-dreñw** : Ridelle arrière ; **Ya, kostïou, ar roudou, hoñzh oa ur glwejenn, ur glwejenn-dreñw** : Oui, les côtés, les roues, ça c'était la ridelle, la ridelle arrière *(Kareis)*
- **Klwijenn-goste** (pl. **klwijennou-koste**) : Ridelles de côté ; **Ar re-mañ ar c'hlwijennou-koste** : Celles-ci, les ridelles de côté *(Berrien)*

**KOACHAÑ / KOACHIÑ** ['kwaʃə] ['kwaʃi] [kwaʃ] : [***coacha*** 1732 ; ***koach*** 1904] vb. ; (se) Cacher / Dissimuler (cf. **SKOACHAÑ**)

**Ar mêriou a-wechou goach traou** : Parfois les maires cachent des choses *(Poullaouen)* ; **Me(d) ar yir a oar koach o vïou – Oh ya ! Goûd a houzont sur !** : Mais les poules savent cacher leurs œufs – Oh oui ! Certainement qu'elles le savent ! *(Skrigneg)* ; **Hag ar person ouïe kement-ha te 'è, goude goaches deusoutoñ** : Et le prêtre en savait aussi autant que toi, bien que tu lui cachasses *(Skrigneg)* ; **Oa ket kap da goach, ken livet 'vel a oa ! An dra-he oa brondu toud paotr-kaezh !** : Elle ne pouvait pas cacher, tellement c'était coloré ! C'était tout noirâtre mon pauvre ! *(Skrigneg)* ; **Gwich-all p(a) vijemp 'tiwoull ar saout deus an abard'hê a vije red demp koach' hom vass deuh ar re-he** : Autrefois lorsque nous gardions les vaches en fin d'après-midi, il fallait que nous nous cachions le visage de ceux-là (moucherons) *(Skrigneg)* ; **Bep-heñi na tapet e irvênn hag a mamp koachet 'nèi deus hon dilhad deus ur mouchouer 'vel-mañ, am(añ) mamp debet nèi ar mod-se, plusk ha-toud** : Chacun avait pris son radis et nous l'avions dissimulé contre nos vêtements contre un mouchoir comme-ci, ici nous l'avions mangé comme ça, avec la peau *(Kergloff)* ; **Ha peb-hañi gonte gis-se ha glaske un tu da goachiñ, blam da ma c'hoar pass ka(d) 'ha(n)on** : Et chacune contait comme ça et cherchait un endroit pour se cacher, afin que ma sœur ne me trouve pas *(Karnod)*

**KOAILH** [kwaʎ] : [***koailh*** 1904] ad. ; Caillé (-e)

- **Treñch-koailh** : Houe légère *(An Uhelgoat)*

**KOAN** [kwɑ̃:n] : [***coan*** 1499] n.f. (souvent employé sans article) (pl. **-iou** ['kwɑ̃:ɲu]) ; Souper (repas du soir)

✗ *m. dér.* : ***hadkoan***

**Goude koan** : Après (le) souper ; **Debet e goan gantoñ** : Il a pris son souper *(Plouïe)* ; **Morse é bet d'ar c'houlz-koan 'vat** : Ce n'a jamais été au moment du souper *(Lannedern)* ; **Mond da glask e goan** : Aller prendre son souper ; **D'an nos é koan** : Le soir c'est le souper *(Lannedern)* ; **Disket na kajimant kement 'n-ur zibiñ i goan 'vel a ziske ba'h ar skol mod-all pugur na ket kaoseet (ne)med brezhoneg deusoutoñ !** : Il avait quasiment appris autant en mangeant son souper qu'à l'école sinon puisqu'il ne lui avait parlé que breton ! *(Skrigneg)* ; **Pa vé debet koan 'h eer da gousked** : Lorsqu'on a soupé on va dormir *(Poullaouen)* ; **Na da lein na da goan !** : Ni à dîner ni à souper ! *(Skrigneg)* ; **Me zo 'tond deus tibiñ ma c'hoan** : Je reviens de mon repas du soir *(Skrigneg)* ; **Soubenn, frikou-patates ha rij da goan hag ur banne-rom alïes da ziveo** : De la soupe, du fricot de patates et du riz au souper et souvent un coup de rhum pour finir *(Ar Fouillez)* ; **Ha goud(e) neuhe a vez lakeet koan, pugur ur pezh chapito a vez war ar park !** : Et alors ensuite on met le souper, puisqu'il y a un énorme chapiteau sur le champ ! *(Skrigneg)* ; **Gou(de)-se pé vïe echou ar labour yeer d'o(be)r chist(r), vïe debet koan, reer chist(r) gou(de) koan** : Ensuite lorsque le travail était terminé, on allait faire du cidre, on mangeait le souper, on faisait du cidre après le souper *(Lannedern)* ; **Laret a heus neuhe e bêi hom c'hoan demp toud amañ da zibiñ, da evañ, da toud pezh so ba'h an ostaliri amañ hi-mañ !** : Alors tu as dit que tu nous payeras le souper ici pour manger et boire à tous ceux qui sont dans le bar ici-même ! *(Skrigneg)*

- **A vann da vann / 'H a merenn da goan** : À force de ne rien faire on finit par prendre beaucoup de retard (mot à mot : De rien à rien / Le quatre heures devient souper *(Plouïe)*
- **Lein diveet, koan a-bred / Merenn e-bed** : Dîner tard, souper tôt / Pas de goûter *(Plouïe)*
- **Kerc'hei a les pesk bihan / A zeb melc'hwedenn d'he c'hoan** : Héron qui laisse petit poisson / Mange limace à son souper (c-à-d. Qu'il ne faut pas faire la fine bouche sous peine de misère) *(Plouïe)*

**KOANIAÑ** ['kwɑ̃ɲə] : [***coanyaff*** XVIᵉ] vb. ; Souper

**KOANT** [kwɑ̃n-t] : [***coent*** XIVᵉ ; ***coant*** 1499] ad. ; Beau / Bel (-le) / Magnifique / **KOANTIG** ['kwɑ̃ntig-k] : ad. & n. épicène (pl. **-ed** [kwɑ̃n'ti:gəd-t] **koantiked** [kwɑ̃n'tikəd-t]) ; Joliet(te) / n. Joliette

**Din-me é koant** : (cette femme) Je la trouve belle *(Plouïe)* ; **Ur plac'h koant hag ur paotr koant** : Une belle femme et un bel homme *(Plouïe)* ; **Pass koant, pass terrupl** : Pas beau, pas bien charpenté *(Plouïe)* ; **Toud an dud n'eint ket ker koant an eil hag egile** : Tout le monde n'est pas aussi beau l'un que l'autre *(Plouïe)* ; **Ur plac'h koant gad ur visaj braw** : Une belle femme dotée d'un beau visage *(Plouïe)* ; **Ur paotr koant** : Un beau garçon *(Plouïe)* ; **Koantiked rant deus kàerenned** : Ils appellent les belettes du nom de « joliettes » *(Poullaouen)* ; **Louise vise gwraet deus ar plac'h yowank koant-mañ** : Cette jeune et belle femme s'appelait Louise *(Kergrist)* ; **(A-)benn-neuhe oa ur paotr yowank koant deuhontoñ** : Pour lors c'était un jeune et bel homme *(Berrien)* ; **Med hezh so koant ! Hezh so braw !** : Mais qu'il est joli ! Il est beau ! *(Sant-Hern)* ; **N'eus ket droed da skeïñ warnoñ ! Sell pegen koant é !** : On n'a pas le droit de le frapper ! Regarde à quel point il est beau ! *(Skrigneg)* ; **Beñ an dud vé 'h essañ beañ koant toud, houzoh walc'h ha vlour !** : Ben les gens essaient tous d'être beaux, vous savez bien, ainsi que lisses ! *(Skrigneg)* ; **Ah ya ! Koant é ar c'hazh, ya, me(d) kirivus é ! Fout-piw teuy ahe, a'h ey war an daol**

**da wel pet(r)a vo !** : Ah oui ! Le chat est beau, oui, mais il est curieux ! Peu importe qui viendra là, il ira sur la table voir ce qu'il y aura ! *(Skrigneg)* ; **Boñ beñ (e-)skeud-se mad oa toud an traou-se, med plij a ree ar merc'hed koant daoñ (iv)è hañ ha se n'é ket un defo é !** : Bon parallèlement à ça tout ça c'était bon mais, il aimait également bien les belles femmes et ça n'est pas un défaut *(Plourac'h)* ; **Oh ! Rekouriñ res aha(n)on ! Me 'ha meus ket c'hoant d'hond di, ur plac'h koant é 'ha ! Med meus ket c'hoant in mod e-bed !** : Oh ! Tu m'es d'un grand secours ! Ma foi je ne veux pas y aller, c'est une belle femme ! Mais je ne vaux absolument pas ! *(Skrigneg)*

- **Doussig koant** : Chère et tendre / Chérie ; **Bon ma doussig koant, pe-naos 'ma da gont ?** : Bon ma chère et tendre, comme ça va ? *(Skrigneg)*

**KOARAIS / KOAREIS** [kwa'rajz-s] [kwa'rɛjz-s] : [***hoarais*** 1499] n.m. ; Carême

**Pad ar c'hoarais vij(e) ket droad da zebiñ kig, c'hwi oar a-walc'h** : On n'avait pas le droit de manger de la viande pendant le carême, vous savez bien *(An Uhelgoat)* ; **Pad ar c'hoareis, d'ar merc'her vis(e) daw o(be)r vijil 'e hag a vis(e) gwraet youd 'e** : Pendant le carême, le vendredi on faisait aussi abstinence, on faisait également de la bouillie *(Kergloff)*

- **Foar hanter 'r C'hoarais / Foar hanter-Goarais** : Foire de la mi-Carême ; **Diw foar vras oa ba Kareis, foar mis-du, an dow da vis-du ha neu'n heñi an drizeg da vis-meurzh, foar hanter 'r C'hoarais** : Il y avait deux grandes foires à Carhaix, la foire du mois de novembre, le deux novembre et alors celle du treize mars, la foire de mi-Carême *(Kergloff)* ; **Foar hanter-goarais d'an drizeg a vis meurzh** : La foire de la mi-carême le treize mars *(An Uhelgoat)*

**KOARENN** [kwɑːrən] : [***coaren*** 1659] n.f. (pl. **-ou** [kwa'rɛnu]) ; Tourteau de cire

**Heñ oa ket gwenn (e)vel ar goarennou, hezh oa (iv)è brondu un tamm** : Il n'était pas blanc comme les tourteaux de cire, il était un peu noirâtre *(Skrigneg)*

**KOAT** [kwad-t] [kwɛd-t] : [gaul. ***caito, ceton*** ; vx. br. ***coet, coit*** ; ***coet*** 1337 ; ***coat*** 1499] n.m. (pl. **koajou** ['kwɑːʒu] / pl. indéf. **koajeier** [kwa'ʒɛjər]) ; (du) Bois / Bois (forêt) (cf. **BOTES-KOAT**)

**Dreist ar c'hoat !** : Par-delà le bois ! *(Plonee)* ; **An dra-he zo koat troc'het am(añ)** : C'est du bois coupé ici *(Laz)* ; **Ha d'ar mar(e)-se oa ket keme(nt)-se (a) goat** : Et à cette époque il n'y avait pas tant que ça de bois *(Skrigneg)* ; **Gwech-all, ba koat an Uhelgoat, vise kalz poullou-glow** : Dans le temps il y avait plein d'aires de charbonniers dans le bois d'Huelgoat *(Plouïe)* ; **Sete ba-lec'h oa un tïegezh bihen oa ket kalz koat** : Il n'y avait donc pas beaucoup de bois là où il y avait une petite ferme *(Brennilis)* ; **Ar c'hoat mad oa aet gantoñ toud diwar ar ferm 'barzh na gwerzhet (a)nèi, amañ voa gwe war ar ferm hardïoc'h** : Il avait pris tout le bon bois de la ferme avant de la vendre, il y avait ici plus d'arbres sur la ferme *(Speied)* ; **Hag oa aet ba'r c'hoat ene ha na debret un tamm bara ha (e)n-om laket da gousked** : Et il alla dans le bois dont je vous parle, puis mangea un bout de pain et se mit à dormir *(Berrien)* ; **Me zo deut da zigass un tamm koat dec'h da dommañ** : Je suis venu vous apporter un peu de bois pour vous chauffer *(Skrigneg)* ; **O verniañ koat (e)ma** : Il est en train de tasser du bois *(Berrien)* ; **Heus ket laket ar c'hoat da sec'hiñ ?** : Tu n'as pas fait sécher le bois ? *(Plouïe)* ; **Hag wichou vijemp c'hoa(r)i ga ur bod-koat ga'r gwiskouled ha 'h ampech anê da val(e)** : Et parfois nous jouions munis d'un rameau avec les chenilles, les empêchant de marcher *(Skrigneg)* ; **Ha go(ude)-se an dud a'h ee war ar gourre neu'n ha ree ur bern plous war-gourr(e) ar c'hoat ar mod-se** : Et ensuite les gens allaient alors sur le dessus et faisaient un tas de paille à la surface du bois comme ça *(Speied)* ; **Ha oa daw dê treus ur c'hoat, ur c'hoat bras** : Et il leur fallait traverser un bois, un grand bois *(Kleden)* ; **Daw vije lak ar c'hoat ba'n disklô, hezh beteg ur mis pe dow** : Il fallait mettre le bois à l'abri de la pluie, jusqu'à un mois ou deux *(Plouïe)* ; **Gwlebet é... Kollet meus kalz koat** : Il est trempé... J'ai perdu beaucoup de bois *(Plouïe)* ; **An otrou-mañ é bet ar làer en e goat** : Le voleur est allé dans le bois de ce monsieur *(An Uhelgoat)* ; **Laket zo diheiañ ar c'hoajou, ar c'hleuñiou** : On a fait araser les bois, les talus *(Poullaouen)* ; **Charret koat d'ober ludu** : Charriez du bois pour faire de la cendre (du feu) *(St-Nigoudenn, Lokarn)* ; **Aet ar c'hoat da vrukañ** : Le bois s'est gâté *(Berrien)* ; **Hag a'h eent da glask yeot d'ar c'hoat bemde** : Et ils allaient tous les jours au bois chercher de l'herbe *(Berrien)* ; **Koat ba'n tan** : Du bois dans le feu *(Berrien)* ; **Ga'r c'hoat vé labour !** : Le bois donne du travail ! *(Plouïe)* ; **Daw faout ar c'hoat blam d'an derc'h be sec'h** : Il faut fendre le bois pour que le cœur soit sec *(Plouïe)* ; **Dihan da chakailhañ an tamm koat !** : Arrête de coupailler le bout de bois *(Poullaouen)* ; **Hag ur pezh koat da dreusiñ a vise** : Et il y avait un gros bout de bois qui traversait *(Berrien)* ; **(E-)gis oa-hi torriñ koat ene d'ober tan hag neus laret din mond ba'n ti ha neus diskouêt din (e)vid deg liur** : Vu qu'elle y cassait du bois pour faire du feu elle m'a dit d'aller dans la maison et elle m'a montré pour dix francs *(Sant-Hern)* ; **Me zo hond da gerc'had koat munud** : Je vais chercher du bois fin *(Plouïe)* ; **Tra-wac'h koat meump ?** : On a assez de bois ? *(Kleden)* ; **Oa ket kemen(t)-se (a) goajou** : Il n'y avait pas tant que ça de bois *(Skrigneg)* ; **Ah ! Te 'ha ! A goufon koat ah(e) da boaha(d) boued d'ar moc'h, daoust ha-hañw vé red fourrañ keme(nt)-se a goat ba'h ar tan ?!** : Ah ! Toi ma foi ! Là tu gaspilles du bois pour cuire la nourriture des cochons, est-il vraiment nécessaire de foutre autant de bois dans le feu ?! *(Skrigneg)* ; **Sete (e)vi(d) ar gooñ a zo gwraet koat sete bremañ (e)ma ar moman da zigass anê deuh ar yêr, da verniañ (a)nê, da veañ ba'h an di-zour (e)vi(d) ar gooñ** : Donc pour l'hiver on fait du bois donc c'est maintenant le moment de les ramener de la maison, d'en faire des tas pour qu'ils soient à l'abri de l'eau pour l'hiver *(Skrigneg)* ; **Me meus chañs, kar me zo ur bern linad en-dro din amañ pugur (e)mon ba ur c'hoat** : J'ai de la chance, car j'ai tout un tas d'ortie autour de moi ici puisque je suis dans un bois *(Skrigneg)* ; **Bossou ba'r c'hoat** : Des nœuds dans le bois *(Laz)* ; **Vije ket lakeet koat, koat pejou-koat !** : On ne mettait pas du bois, du bois des gros bouts de bois ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! Ga koat gwenn, ur sapin ma'hat !** : Oh ! Avec du bois blanc, probablement un sapin ! *(Skrigneg)* ; **Ya, vis(e) un toull hag a blanter ar c'hoat toud dre ar memes pénn d'ond ba'n dan diw billig** : Oui, il y avait un trou et on flanquait le bois tout par le même bout pour aller sous les deux billigs *(Sant-Wazheg)* ; **Heñ oa koat sterd da drec'hiñ !** : C'était du bois dur à couper ! *(Skrigneg)* ; **Pistolennou gan koat-skô** : Des sarbacanes avec du bois de sureau *(Duod)* ; **Ar**

**re-he a oa koat ha' oa bruskoc'h (e)vi(d) ar re-ell ha vise red dibab ar c'hoat, dern (a)nê** : C'était du bois qui était plus cassant que les autres et il fallait sélectionner le bois, certains d'entre eux *(Duod)* ; **Un toull bod sec'h oa ba'r c'hoat, ur sec'hadenn** : Il y avait un trou de rameau séché dans le bois, un endroit sec (partie morte dans une planche) *(Laz)* ; **Ba penn un tamm koat skalfed plantet ba'r c'hleuñ** : Dans le bout d'un bout de bois fourchu planté dans le talus *(An Uhelgoat)* ; **Ar fesanted, ar re-h(e) ouïe se(v)el fesanted mo(d)-s(e), ba'r c'hoajou ah(e)** : Les faisans, ils savaient lever des faisans comme ça, là dans les bois *(Laz)* ; **Toud an dra-s(e) vis(e) gwraet ga delc'h-derw, vis(e) ket lak(et) koat fall d'o(be)r an dra-s(e) heñ !** : Tout ça était fait en cœur de chêne, on ne mettait pas de bois de mauvaise qualité pour faire ça hein ! *(Kleden)* ; **Surtoud an dro zo koajou Uhelgoat ha keit-ha vïemp 'c'hoa(r)i ga'n harpon neuhe, n'eemp ket gol bell...** : Surtout (dans) le coin, il y a les bois d'Huelgoat et tant que nous traficotions alors à la scie passe-partout, nous n'allions pas bien loin... *(An Uhelgoat)* ; **Hezh so ur c'harr ha gwraet mad heñ ?! Welet ket ? Ar pezh koat tà da-beked am(añ) ? Toud ba ur pezh !** : C'est une charrette qui est bien faite hein ?! Tu vous ? La pièce de bois vient jusqu'ici ? Tout d'une pièce ! *(Kareis)* ; **Ha goude-se, 'bénn vïe kistïon d'o(be)r ar c'hoat, oa ket droad dé bil(ad) ar c'hoat (ne)med beb naw bla** : Et ensuite, quand il était question de faire du bois, on n'avait le droit d'abattre du bois que tous les neufs ans *(Sant-Wazheg)* ; **Diskar ar gwe ga an hach ha ga'n harpon ha memes goud(e)-se ga'n troñseuneus ha kargañ koat surtoud !** : Abattre les arbres à la hache et à la scie passe-partout, et même ensuite à la tronçonneuse et surtout charger du bois ! *(An Uhelgoat)* ; **Ba'r c'hoat on komañs(e)t d(a) labour(a)d ba ar bla(v)ezh pev(ar) ha hanter-kant neuh(e) ! Da-beteg breum(añ)** : J'ai commencé alors à travailler dans le bois en cinquante-quatre ! Jusqu'aujourd'hui *(An Uhelgoat)* ; **Brem(añ) zo deuet koat sur, pugur n'eus ket (a) dud kén pet(r)a ! D'ar poent oa kalz tud ba'r vro, ahe oa ket (a) goat 'è ! Ar c'hoat oa un dra, ur benvidigezh dija** : De nos jours du bois a poussé, c'est sûr, puisqu'il n'y a plus personne quoi ! À ce moment il y avait beaucoup de gens dans le coin, là il n'y avait pas de bois non-plus ! Le bois c'était quelque chose, une richesse déjà *(Brennilis)* ; **Kar am(añ) ar c'hoajeier, kalz oa re-yowankoc'h ba-mesk ar re-all, sete vije dibabet ar re oa mad da bilad, p(e)tram ar re oa 'hond da sec'hiñ, sete jome re-yowank hag a dalc'h-mad vïe plantet ar re-all ba 'n o mesk !** : Car ici les bois, il y avait beaucoup de jeunes (arbres) parmi les autres, on sélectionnait donc ceux qui étaient bons à faire tomber, ou-bien ceux qui étaient en train de sécher, il restait donc des jeunes et on plantait toujours les autres parmi eux *(An Uhelgoat)*

- **Alar-goat / Arar-goat** : Charrue en bois / Araire ; **Gad un alar vihen hanvet an alar-goat** : Avec une petite charrue, appelée l'araire *(An Uhelgoat)* ; **Troiñ gad un arar-goat** : Labourer à l'araire *(Poullaouen)*
- **Fres-koat** [frɛs'kwad-t] : Une herse en bois ; **Hemañ zo ur vres-koat ha' vise laket dent-hou(a)rn ba ennoñ** : C'est une herse en bois on y mettait des dents de fer *(Berrien)*
- **Frikéres-koat** : Pilon en bois ; **Gwelien, beñ goud(e) pa vïe poahet ar poufèrad-patates vije friket ga ur pezh frikéres-koat** : La pâtée des cochons, ben après lorsque la marmitée de patates était cuite on écrasait ça avec un gros pilon en bois *(Berrien)*
- **Gard war ar c'hoat** : Garde forestier ; **Hezh oè gard war ar c'hoèt ba Kergrist** : Il était garde forestier à Kergrist *(Kergrist)*
- **Horzenn-goat** : Fagot de bois ; **Me n'onn ket (ha)g-eñ vise ket laket un tamm horzenn-goat barzh matre'n da dommañ 'nèi un tamm** : Je ne sais pas si on n'y mettait pas un peu de fagot de bois pour le chauffer un peu *(Ponvel)*
- **Ibil-koat** : Cheville de bois ; **Pegur gwech-all vise stag ar mein-glas deus ar charpant ga ibiliou-koat** : Puisque autrefois on attachait les ardoises à la charpente avec des chevilles de bois *(Landelo)* ; **Cherriñ fleur, o c'hoari gan brên, 'h o(be)r beb-sort gan ibilien-koat ha-traou** : Ramasser des fleurs, s'amuser avec du jonc, faire plein de choses avec des chevilles de bois et autres *(Sant-Nigouden)* ; **Ibiliou-koat, ar re-he vije gwraet deuh ar gouañw, vijent tailhet ga'r gontell ha vijent lakeet da goste hag a vijent ka(v)et goud(e) pé vije emm un dra bennaket** : Des chevilles de bois, on les faisait l'hiver, elles étaient taillées au couteau et on les mettait de côté et on les trouvait après quand on avait besoin de quelque chose *(Skrigneg)*
- **In koat** : En bois ; **Med ar lass da neuhe vije in koat 'è, tapet vije deus ar harzh ha choasisset vije ar re-vraw d'o(be)r mé-keres** : Mais pour-lors le lacet était aussi en bois, on le prenait de la haie et on choisissait les beaux pour faire si tu préfères *(Skrigneg)*
- **Koat + *arbre*** : Du + *arbre* : **Gwich-all ma'hat é koat vije partoud ! Bremañ ba'h an tïer ne(ve) vé laket mein ! Me(d) gwich-all vij(e) koat, koat-dero** : Probablement qu'autrefois c'était du bois partout ! De nos jours on met des pierres dans les maisons neuves ! Mais autrefois c'était du bois, du chêne *(Skrigneg)* ; **Set(u) an hesk vis(e) troc'het bep pla ha sec'het dé lakad war-gourr(e) ar bern voenn ha vise laket kervïou-koat neu'n ! Med ar re-s(e) oa koat-kelve** : La laîche était donc coupée chaque année et séchée pour mettre par-dessus le tas de foin et on mettait alors de liens en bois ! C'était du noisetier *(Ponvel)*
- **Koat Frew** : Le bois du Fréau ; **Mond a ree da Goad Frew da glask gourvini da frotañ i skoa** : Il allait au bois du Fréau chercher de la bryone pour se frotter l'épaule *(Poullaouen)*
- **Koat Uhelgoat** : Le bois d'Uhelgoat ; **Ar c'hoat, (e)vel koat Uhelgoat lakomp, (e)n i saw** : Le bois, mettons comme le bois d'Uhelgoat, debout *(Berrien)*
- **Kollet é toud an traou ga'r c'hoat** : Tout le bois est laissé perdre ; **'Bénn wel an den brem(añ) pe-sort mod é kollet toud an traou ga'r c'hoat** : Quand on voit de nous jours comment tout le bois est laissé perdre *(Sant-Wazheg)*
- **Kordenn-goat** : Corde de bois ; **Ha hemañ oa aet da zrailh(añ) koat, na drailhet ur c'hard kordenn-goat** : Et il partit hacher du bois, il hacha le quart d'une corde de bois *(Landelo)* ; **Toujust ma na drailhet ur c'hard kordenn-goat** : C'est tout juste s'il avait haché le quart d'une corde de bois *(Landelo)* ; **Hemañ na drailhet un tri-c'hard kordenn-goat** : Il hacha le trois quarts de la corde de bois *(Landelo)* ; **Na drailh(et)-heñw, digasset ur gordenn-goat !** : Il hacha, apporta une corde de bois *(Landelo)* ; **Pé vije bet un atak, an devechou war-lerc'h vïeh 'charr(ad) ar re-varw, ar wech-all vije charreet kordennou-koat ! Vijent laket 'dreus, renket war 'r c'harr ! 'Dreus ar mod-se, 'vel kordennou-koat ha goud(e)-se vïe gwraet an toull ha vij(e) sklapet**

**toud barzh !** : Lorsqu'il y avait eu un attaque, les jours d'après vous charroyiez les morts, l'autre fois on charroyait des cordes de bois ! On les mettait de travers, rangées sur la charrette ! De travers comme ça, comme des cordes de bois et ensuite on faisait un trou et on y balançait tout à l'intérieur ! *(An Uhelgoat)*

- **Loa-goat** : Cuiller en bois ; **Un toull ba'r c'hreis ha vïe laket ur mell tamm amann, vïe ga ur loa-goat (e)vid kemer un tammig youd dit-te ha laezh-ribout** : un trou au milieu et on mettait un gros morceau de beurre, on avait une cuiller en bois pour te prendre un petit peu de bouillie et du lait ribot *(Sant-Wazheg)*
- **Loch-koat** : Hutte en bois ; **Lochou-koat tôet ga banal ! Ree ket glô barzh, na yin oa ket barzh 'e !** : Des huttes en bois couverts de genêt ! Il ne pleuvait pas à l'intérieur et il n'y faisait pas froid non plus ! *(An Uhelgoat)*
- **Lojañ koat** : Ranger du bois ; **An de-all oan aet da lojañ koat, koat ma ur bern maes ha ma c'hoant da lojañ ar c'hoat ba'r loch** : L'autre jour j'étais allé ranger du bois, j'avais un amoncellement de bois dehors et j'avais envie de ranger le bois dans la cabane *(Plouïe)*
- **Marc'hadour-koat** : Marchand de bois ; **Me laboure war ma gont 'vi(d) ur marc'hadour-koat ha 'vi(d) ar re nïe c'hoant d'ober, forz da biw a reemp, en-dro am(añ)** : Je travaillais à mon compte pour un marchand de bois et pour ceux qui voulaient, nous travaillions pour n'importe qui, autour d'ici *(An Uhelgoat)*
- **Melchen-koat** : Trèfle rampant (*trifolium repens*) ; **An dra-he é ar melchen-koat ! Ba-mesk ar peuriñ !** : Ça c'était le trèfle rampant ! Parmi la pâture ! *(Skrigneg)*
- **Morzhol-koat** : Pilon pour broyer l'ajonc ; **Ba'r c'homm 'frikañ lann ga'r morzhol-koat !** : Dans l'auge à écraser l'ajonc au pilon ! *(An Uhelgoat)*
- **Ober koat** : Faire du bois ; **Sè un de(v)ezh oan 'h o'r koat, assam(es) ga ur c'hamar(a)d-all i(v)e** : Donc un jour je faisais du bois, avec un autre ami également *(Speied)* ; **Ar re-s(e) oa komañset d'o'r koat (e)vite, da basseial ar goañw** : Ils commencèrent à faire du bois pour eux, pour passer l'hiver *(Kleden)* ; **Pomperien ar C'hastell-Ne oa 'h o'r koat, 'h o(be)r fagod !** : Les pompiers de Châteauneuf-du-Faou faisaient du bois, il y avait des fagots ! *(Speied)* ; **Ah ! Ober koat meus bet gwraet ma c'hont 'è, ah ya !** : Ah ! J'ai aussi fait mon compte de bois, ah oui ! *(Pluskelleg)*
- **Penn-koat** : Forte tête / Cabochard / Tête de mule / Personne butée ; **Oh ! Hemañ so ur penn-koat** : Oh ! Il est buté ! *(Skrigneg)* ; **Hezh neus un treid treus hag ur penn-koat !** : Il a les pieds de travers et une forte tête ! *(Skrigneg)*
- **Peul-koat** : Pieu en bois / Pieu de charrette ; **Hem(añ) oa sañs(et) ar moell ha vise daw dê tenn(añ) (a)nê beb ar mar(e) d(a) lakad lard dê ha vis(e) lesk(et) ar brankariou war an douar ha ga'r peul-koat, c'hwi dennè** : C'était censément le moyeu et il fallait les extraire une fois le temps pour les graisser et on laissait les brancards sur le sol, munis d'un pieu de charrette, vous les extrayiez *(Kareis)*
- **Pilañ koat** : Abattre du bois ; **Dow Vreton oa partïet d'ar C'hanada da houne erc'hent dre bilañ koat** : Deux Bretons partirent au Canada pour gagner de l'argent en abattant du bois *(Kleden)*
- **Rastell-goat** : Râteau en bois ; **Ha goude-se pa vise hanter-sec'h vije chañchet tu daoñ gad ar rastell, ar rastell-goat** : Et ensuite lorsqu'il était à moitié sec on lui changeait de sens au râteau, le râteau en bois *(Berrien)*
- **Re(w)r goat** : Frigide / Stérile ; **Houmañ zo ur rèr goat** : C'est une frigide *(Kallag)*
- **Rod-koat** : Roue en bois ; **Neuhe vïe kirri ga rojou-koat** : Il y avait alors des charrettes munis de roues en bois *(Plouïe)* ; **Roujou-koat war an hent-treus** : Des roues en bois sur le chemin de traverse *(Kergloff)* ; **Roujou-koat ga feriou-hou(a)rn ! Koat ha hou(a)rn en-dro d'ar c'hoat** : Des roues en bois munis de bandes de fer ! Du bois et du fer autour du bois *(Berrien)*
- **Roiñ koat da *ub.*** : Rosser *qqn.* / Rouer de coups ; **Ya ! Reiñ koat dê** : Oui ! Les rouer de coups ! *(Skrigneg)* ; **Oan deut maes ha me na atrap ur skubellenn da roiñ koat dèi, dre ma teue d'an traoñ** : Je suis sortie et j'ai attrapé un balai pour le rouer de coups (le rat), à mesure qu'il descendait *(Plouïe)*
- **Trenkañ ar c'hoat** : Attaquer le bois (acidité) ; **Kar ma vé lesket 'n dorchenn ba'r pressouer re bell, drenka toud ar c'hoat hag an traou pet(r)a !** : Car si on laisse le coussin trop longtemps dans le pressoir, ça attaquait tout le bois et tout quoi ! *(Kareis)*
- **Tro-goat** : Attelle en bois (du collier, harnachement des chevaux) ; **Ar wakol vïe gwraet ga hesk ha vise laket un dro-goat memes-tra ! Ha lak(e)t kraponou ha traou barzh dam d'ar c'heseg da cheche(d) kwa ! Ne jechegn ket mem-mod 'vel ar saout heñ !** : le « gwakol » était fait de laîche et on mettait quand-même une attelle en bois ! On y mettait des crampons et autres afin que les chevaux tirent quoi ! Ils ne tiraient pas de la même manière que les vaches hein ! *(Brennilis)*

**KOAT-BRIÑSOU** [kwad'brĩ.su] : coll. ; Branchages / Ramille

**Un tamm deuh ar wênn vise laket d'o(be)r ar pigoss ha vise drailhet ar c'hoat-briñsou** : Un morceau de l'arbre était employé pour faire le billot et on hachait la ramille *(Duod)*

**KOAT-DERC'H / KOAT-DELC'H** [kwat'derx] [kwat'tèlx] : [***koad derc'h*** 1927] n.m. ; (du) Bois dur

**Koat-delc'h é kar'n ar wênn, surtoud ba'r wênn-derw ha ga hezh vé gwraet meurb** : Du bois dur, c'est le cœur de l'arbre, surtout dans le chêne et on en fait des meubles *(Kleden)* ; **An dorn-pressouer, ba-lec'h goulè ar jistr, toud an dra-s(e) vis(e) gwraet ga koat-delc'h, ga koat-derw ha delc'h ! Heñ oa sañset dé vi mad** : La goulotte de pressoir, là où le cidre coulait, tout ça c'était fait en chêne, en cœur de chêne ! C'était ça qui était censé convenir *(Kleden)*

**KOAT-GWENN** [kwat'gwɛn] [kwat'ɟɥɛn] : [***coëd-guën*** 1732] n.m. ; (de l') Aubier (botanique)

**Seto vis(e) ket bet deuet dé joñj d'ur peisant d'ond d'o(be)r un dra menneket ar mo(d)-s(e) ga koat-gwenn** [kwat'ɟɥɛn] **deus ur wênn-derw** : Il ne serait donc pas venu à l'esprit d'un paysan d'aller faire quelque chose comme ça avec de l'aubier d'un chêne *(Kleden)* ; **N'utilisè ket-heñw (ne)me(d) an delc'h-derw, tamm koat-gwenn**

**(e-)bed 'h ee d'o(be)r ar vrec'h-karr ha toud ar machinou dé zerc'hen ar c'hoat, toud ga koat mad !** : Il n'utilisait que le cœur de chêne, pas du tout d'aubier pour faire le brancard et tous les machins pour tenir le bois, tout avec du bon bois ! *(Kleden)*

**KOAT-KORDENN / KOAT-KOR'NN** [kwat'kɔ̀.rn] : n.m. ; (du) Bois de corde

✗ *syn.* : ***kordenn-goat***

**Neuhe d'ar poent-se, ar c'hoat-kor'nn vije kass(e)t ga'r c'heseg, digass(e)t da vord an hent ha renket toud 'e !** : Alors à cette époque-là, on envoyait le bois de corde avec des chevaux, on les ramenait au bord du chemin et les rangeait tous également ! *(An Uhelgoat)* ; **Ha neuhe vïe pilet toud ga'n harpon ha drailhet ur c'hoat-kor'nn ga'n heskenn ha charreet ga'r c'heseg neuh(e) !** : Et alors on faisait tout tomber à la scie passe-partout et on coupait un bois de corde à la scie et on charroyait alors avec des chevaux ! *(An Uhelgoat)*

**KOAT-LABOUR** [kwat'lɑːbᵘr] : [***koad-labour*** 1965] n.m. ; (du) Bois d'œuvre

**Seto pé vise troc'het ar c'hoat-gwenn toud deus ar plato, eh beñ jomè keme(d) un tamm ba'r c'hreis, an dra-s(e) zepand pe-sort mod oa ar wênn, me(d) boñ ma oa-i ur wênn vat pa koat-labour barzh memes-tra prop** : Donc lorsqu'on coupait tout l'aubier du plateau, eh ben il n'en restait qu'un peu au milieu, ça dépend comment est l'arbre, mais bon si c'était un bon arbre, tu avais quand-même du bois d'œuvre propre *(Kleden)*

**KOAT-TAN** [kwat'tɑ̃ːn] : [***koat tan*** 1899] n.m. ; (du) Bois de chauffage

**Ha ar vagod vije gwraet 'e, ar c'hoat-tan ! Vije despunet toud !** : Et on faisait aussi les fagots, le bois de chauffage ! On ramassait tout ! *(An Uhelgoat)* ; **Kargañ ar c'hoat-tan, an hanochennou koat-kor'nn, ar re-h(e) vïe tew ha pounner !** : Charger le bois de chauffage, les tronçons de bois de corde, ils étaient gros et lourds ! *(An Uhelgoat)* ; **Neuhe d'ar poent-se, ar c'hoat-kor'nn vije kass(e)t ga'r c'heseg, digass(e)t da vord an hent ha renket toud 'e !** : Alors à cette époque-là, on envoyait le bois de corde avec des chevaux, on les ramenait au bord du chemin et les rangeait tous également ! *(An Uhelgoat)*

**KOAVEN / KOAIEN / KOÈIEN / KOAGN / KOAHEN** ['kwɑːvən] ['kwɑ.jən] ['kwɛ̀jɛn] [kwɑ̃ːŋ] ['kwahɛn] : [***cöeven*** 1716] n.m. ; Crème du lait

✗ *m. dér.* : ***digoavenañ*** ; *syn.* : ***dïenn*** ; & *cf.* : ***amann, laezh***

**Pod-koaien, geo ! Ar c'hoaien vije laket barzh pa vije ekremet ar laezh** : La crémière, si ! On y mettait la crème lorsqu'on écrémait le lait *(Plourac'h)* ; **Ha neu'n 'tà ar c'hoaien war un tu hag ar laezh neu'n war an tu-ell** : Et alors la crème vient sur un côté et alors le lait sur l'autre côté *(Plourac'h)* ; **« Laezh passeet » vije gwraet deuh ar laezh ekremet gwich-all, pa vije tenn(et) ar c'hoaien kuit** : On appelait autrefois le lait écrémé « du lait passé », lorsqu'on enlevait la crème *(Skrigneg)* ; **A-raog vise daw (iv)e tap ar c'hoèien ga'r gloger ha vise lesket ar laezh d(a) reposiñ un devezh** : Avant on devait prendre la crème à la louche et on laissait le lait reposer une journée *(Ponvel)* ; **Pa vije gwraet ga'r ribout hir oa ur vazh ga ur rondellenn ahe da skeiñ war ar c'hoaien hag a ree amann** : Lorsqu'on utilisait la longue baratte il y avait là un bâton munis d'une rondelle pour battre la crème et ça produisait du beurre *(Skrigneg)* ; **'Hond da ve sa(v)et ar c'hoèien tew war ar gorre ha vise tapet (iv)e ar c'hoèien neu'n ga'r gloger, ga'r l(o)a-bod ma peus c'hoant ha vise laket ba ar pod (a-)raog oa deut an ekremeus** : La crème épaisse remontait à la surface et on prenait alors la crème à la louche, à la cuiller à pot si tu veux, et on mettait dans le pot avant que n'apparaisse l'écrémeuse *(Ponvel)* ; **Koagn vije ket kalz ! Amann vije gwraet gantoñ** : Il n'y avait pas beaucoup de crème ! On en faisait du beurre *(Skrigneg)* ; **Goude ma passeet an dra-he ha laket ur bann'h koagn barzh da ziveo** : Après j'ai passé tout ça et j'ai mis un peu de crème dedans en dernier *(Skrigneg)* ; **Ur pod-grê, (e)vel vise laket 'e ar c'hoahen gwech-ell** : Un pot en grès, comme il y avait autrefois pour mettre la crème *(Lokarn)* ; **Memes-mod é (ne)med-seped ga'n ekremeus teu ar c'hoaien toud ha ga l(o)a-bod vich(e) ket, teue ket toud** : C'est pareil si ce n'est que tu obtiens toute la crème par l'écrémeuse alors qu'à la louche, non, tu n'obtenais pas tout *(Skrigneg)* ; **Med d(a) zigentañ an dud oa un tamm bihen 'stourm 'è un tamm da reiñ ar laezh, pegur vije gwraet koaven** : Mais au départ les gens résistaient aussi un petit peu à donner le lait, puisqu'on faisait de la crème *(Lokarn)* ; **Ar laezh oa komañs(e)t da gomèr(e)d tro ar bla pemp pe c'hwec'h ha tri-ugent, raog vij(e) ar c'hoaven !** : On commença à prendre le lait vers soixante-cinq ou soixante-six, avant c'était la crème ! *(Lokarn)* ; **Ha pé wele lar vijemp dow ba'r c'hamioñ, neu'n hadlake ar c'hoaien ba hi laezh, med pé vij(e) kemed un' neu'n zerc'he ar c'hoaien 'viti** : Et lorsqu'elle voyait que nous étions deux dans le camion, alors elle remettait la crème dans son lait, mais lorsqu'il n'y en avait qu'un, alors elle la gardait pour elle *(Karnod)* ; **Hag petram ma vis(e) ket kement amann 'vel oagn choñj kaoud, a-wechou vïe mïoc'h a laezh 'è ba'r c'hoèien ha neu'n vis(e) laret : « Ahe é aet an amann ga'r làer »** : Et sinon s'il n'y avait pas autant de beurre qu'ils pensaient avoir, la crème contenait parfois plus de lait, on disait alors : « Là le voleur a dérobé le beurre » *(Kergloff)* ; **Pé vije gorôet ar veuc'h vije kass(e)t ar laezh d'ekremiñ ha vije separ(e)t ar c'hoaien deus ar laezh-ell ha se oa 'vid o(be)r kochoniou...** : Lorsqu'on trayait la vache, on amenait le lait à écrémer et la crème était séparée de l'autre lait et ça c'était pour faire des cochons... *(Plourac'h)* ; **A-raog vij(e) jerr(et) koaien ha war-lerc'h oaint komañset da jerriñ laezh ha neu'n ar ar-gozh n'ekremegn ket kin, reent ket koaien kin, ba'r feurmou !** : Avant on collectait de la crème et ensuite ils commencèrent à collecter du lait, alors les vieux n'écrémaient plus, ne faisaient plus de crème, dans les fermes ! *(Karnod)* ; **Ah ! Med amañ (e)ma ar c'homañsamant-tre kwa ! Just war-lerc'h ar c'hoaien, just ! Ha memes vije jerret koaien ba'r mar(e)-te c'hoazh !** : Oui ! Mais ici c'est le tout début quoi ! Juste après la crème, juste ! Et même qu'on collectait encore la crème à cette époque ! *(Karnod)* ; **Me(d) lod nagn ket machinou da basseal 'nê da zigentañ, sete ga ur loa-bod vije digoènet ar laezh ar mod-se diwar ar gourr(e), tapet ar c'hoaien, pudur ar c'hoaien, 'n-ur yinañ a'h ee tew ha teue toud war-gourr(e) ar laezh** : Mais au départ certains n'avaient pas de machine pour les passer, on écrémait donc le lait à la louche comme ça de la surface, on prenait la crème, puisque la crème, en refroidissant, s'épaississait et remontait à la surface du lait *(Skrigneg)*

- **Taol e goèien** : Produire de la crème (lait) ; **(A-)benn é bet un devezh pe dow vije deut koèien tew war'nèoñ ha neu'n nise taolet e goèien ha vise despunet ar c'hoèien neuhe, pé oa ket ekremeus d'ar mar(e)-s(e)** : D'ici qu'il ait été une journée ou deux une épaisse crème apparaissait dessus et alors il produisait de la crème et la crème était alors collectée, puisqu'il n'y avait pas d'écrémeuse à cette époque-là *(Ponvel)* ; **Ha meus choñj ba ti ma mamm-gozh visent laket dan ar press da daol o goèien** : Et j'ai souvenir chez ma grand-mère on les mettait sous l'armoire pour qu'ils produisent de la crème (bassines de lait) *(Ponvel)*

**KOCH** [kɔʃ] : [***cog*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['kɔʃu]) ; Encoche

**Me(d) a-wechou vïe laket orjel ha vïe gwraet un tamm koch e-barzh ha vïe lak(et) un orjelenn 'barzh** : Mais on mettait parfois du fil de métal, on faisait une petite encoche à l'intérieur et on y mettait un fil de métal *(Brennilis)*

**KOCHON** ['koʃɔ̃n] : [***couchoun*** 1633 ; ***cochon*** 1716] n.m. (pl. **-iou** [ko'ʃɔ̃nu]) ; Cochon (cf. **MOC'H**)

**Pé vije gorôet ar veuc'h vije kass(e)t ar laezh d'ekremiñ ha vije separ(e)t ar c'hoaien deus ar laezh-ell ha se oa 'vid o(be)r kochoniou…** : Lorsqu'on trayait la vache, on amenait le lait à écrémer et la crème était séparée de l'autre lait et ça c'était pour faire des cochons… *(Plourac'h)*

**KOCHONERI** [koʃɔ'ne.ri] [koʃɔn'ri] : n.m. (pl. **kochon'rïou** [koʃɔn'riju]) ; Cochonnerie

**Ah, med dihan da lar(ed) kochon'rïou te !** : Ah, mais arrête de dire des cochonneries toi ! *(Plourac'h)*

**KOC'HU / KOUÏ** [ku-i] : [***cochuy*** 1499] n.pl. ; Halles

**KOD** [kɔːd-t] : [***kod*** 1992] n.m. (pl. **-ou** ['kɔːdu]) ; Code

**Ma god meus bet teir gwech !** : J'ai eu mon code trois fois ! *(Plouïe)*

**KOEF** [kwev-f] : [***coeff*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['kwefu]) ; Coiffe

**Ah ! Dam d(a) lak ar c'hoef !** : Ah ! Afin de mettre la coiffe ! *(Kolloreg)* ; **Ba-(d)indan ar c'hoef, ar c'hoef war-horr(e), ya** : Sous la coiffe, la coiffe par-dessus, oui *(Kareis)* ; **Ha ga'r merc'hed vije ur c'hoef gad troñsou war'nê ha' ree memes-mod 'vel 'r C'hastell-Ne** : Et les femmes portaient des coiffes agrémentées d'ailes qui faisaient comme à Chateauneuf-du-Faou *(Kolloreg)* ; **Am(añ) oa ur c'hoef rond ah(e) hag ur boned du vise ba-dindan ! Ha hezh, ar boned du zerc'hè ar blew dê-gn 'ta !** : Ici il y avait une coiffe ronde et il y avait un bonnet noir en dessous ! Et c'est le bonnet noir qui leur tenait les cheveux tiens ! *(Kareis)* ; **Ya, pigur ar merc'hed gwech-all, ar beïsantésed beñ nije blew hir (a)blamour da lak o c'hoef** : Oui, puisque les femmes autrefois, les paysannes ben avaient les cheveux longs pour mettre leur coiffe *(Berrien)* ; **Toud an dud voa gwisket ga'r c'hoef ha mé mamm-gozh voa fèriñ (a)nê braw !** : Tout le monde était vêtu d'une coiffe et ma grand-mère les repassaient joliment ! *(Sant-Wazheg)* ; **Ar mod da lak ar c'hoef hag ar mod da zougen an dilhad** : La façon de mettre la coiffe et la façon de porter les vêtements *(Skrigneg)* ; **In kernevodes ga hi c'hoef ha-toud ! Ar vrozh hir hag ar jemejetenn ha neuhe ar boned du** : En kernevodes avec sa coiffe et tout ! La longue robe, le gilet et alors le bonnet noir *(Skrigneg)* ; **An ampeséres é an hi(n)i vije 'ampesiñ koefou ar merc'hed** : La repasseuse de coiffe c'était celle qui empesait les coiffes des femmes *(Skrigneg)* ; **Me 'h a da gass ma c'hoefou da ampesiñ** : Je vais envoyer mes coiffes pour qu'elles soient empesées *(Skrigneg)* ; **Kannet vije ar c'hoefou ba'r yêr** : On lavait les coiffes à la maison *(Skrigneg)* ; **Plouïe zo ur c'hoef bihen memes-mod 'vel Uhelgoat, Landelo zo ur c'hoef bihen 'e memes-mod 'vel Kareis** : Plouyé a une petite coiffe comme Uhelgoat, Landeleau a aussi une petite coiffe comme Carhaix *(Kolloreg)* ; **Med ar vamm oa deus Pleiben, na ur c'hoef Pleiben, set' ar mod-se oa-i ket ba'r spered Dardoup tre** : Mais ma mère était de Pleyben, elle avait la coiffe de Pleyben, ainsi donc elle n'était pas tout à fait dans l'esprit Dardoup *(Lannedern)* ; **Ha goud(e)-se Lokeored zo ba'n tu-all domp ah(e) his-se ha (e)ma koef Pleiben gate, n'é ket memes-mod ! Ga un troñchad-blew** : Et ensuite Loqueffret de l'autre côté par rapport à nous a la coiffe de Pleyben, elle n'est pas pareille ! Elle a des barbes *(Kolloreg)*

- **Koef plén** : Coiffe simple (sans dentelles, coiffe de deuil) ; **Ar c'hoef a vije bordou dantelezh ha renket vijes beañ in kañw ur bla, oa ur c'hoef plén hag a ha ket droed da zougen dantelezh !** : La coiffe possédait des bords en dentelle et tu devais être en deuil un an, il y avait une coiffe simple et tu n'avais pas le droit de porter de la dentelle ! *(Skrigneg)*

**KOEFAÑ** ['kwefə] : [***coëffa*** 1732] vb. ; Coiffer

- **Kafe-koefet** : Café coiffé (contenant de l'eau-de-vie) ; **Ur bann(e) lambig barzh neuhe, kafe-koefet** : Une goutte d'eau-de-vie dedans alors, du café coiffé *(Kolloreg)*

**KOÈLE** ['kwɛːlɛ] : [cf. vx. br. ***coloinan*** ; m. br. ***quoalen***] n.m. (pl. **-ou** [kwɛ'lɛw] **koèlïou** [kwɛ'liw]) ; Taureau

✗ *syn.* : ***kole***

**Ya ! Laezh ha moc'h ha koèleou ! War-lerc'h oa deut ar bako, neu'n oa ket mem-mod kin** : Oui ! Lait, cochons et taureaux ! Les bacs sont apparus ensuite, alors ce n'était plus pareil *(Karnod)* ; **Ba'r feurm oa eizh beuc'h-laezh, pider gaseg, pe(va)r be-moc'h hag un toullad loueou, un toull(a)d koelïou, un tamm bihen ed** : Il y avait dans la ferme huit vaches laitières, quatre juments, quatre cochons, quelques veaux, quelques taureaux, un petit peu de blé *(Lokarn)* ; **Troc'het vije yeot ba'r prajou, douget vije war 'r chouk, lake(t) vije d'ar c'hoèlïou ba ar glwejenn pe ba ar preseb** : On coupait de l'herbe dans les prés, on portait sur le dos, on mettait aux taureaux dans le râtelier ou dans la mangeoire *(Lokarn)*

**KOÉÑVAÑ** ['kwẽːvə] : [***coezffuiff*** 1499] vb. ; Enfler

**Koéñvet é** : Il est enflé *(Kleden)* ; **Da wel pe-naos é koéñvet** : Pour voir comment c'est enflé *(Skrigneg)* ; **Oh ya, koéñvet é un tamm ! Gwelloc'h é dit mond da gaoud ar medissin !** : Oh oui, c'est un peu enflé ! Il vaut mieux que tu ailles chez le médecin *(Skrigneg)* ; **Houzh zo koueet war ur boentenn verkeet ha deut da goéñvañ** : Elle est tombée sur une pointe rouillée et elle a enflé (c'est-à-dire qu'elle est enceinte) *(Plouïe)* ; **Ah ! Gouïet a-walc'h ree lar hoéñve ar lon(ed) pé vïent les(ket) war 'r melchen** : Ah ! Il savait bien que les bêtes enflent lorsqu'on les laisse sur le trèfle *(Kareis)* ; **Me meus bet gwraet toud ar sêson-maïs, pugur ma flastret ur bes-troad, ga ur votenn-doull, pugur oa ken koéñvet-all ma bes-troad !** : J'ai fait toute la saison de maïs, puisque je m'étais écrasé un orteil, chaussé d'une botte trouée, puisque mon orteil était si enflé ! *(Lannedern)*

**KOG** [koːg-k] : [***coq*** 1379] n.m. (pl. **kejer** ['keːʒər] **/ kigi** ['kiːgi] **koked** ['kokəd-t]) ; Coq

✗ *m. dér.* : ***jilgog*** ; *m. comp.* : ***treus-kog*** ; *syn.* : ***kilhog***

**Ru 'vel klipenn ar c'hog** : Rouge comme la crête du coq *(Skrigneg)* ; **Pleuñet neus ar c'hog ar yar** : Le coq est monté sur la poule *(Plouïe)* ; **Komañset ar c'hejer da ganañ ba'r perjer** : Les coqs ont commencé à chanter dans les cours *(An Uhelgoat)* ; **Oh ! Sell (e)ma ar c'hog 'kan(añ) 'hond war i glud ! Oh ! N'é ket sin vad a'ha !** : Oh ! Regarde le coq chante en allant sur son perchoir ! Oh ! Ce n'est pas bon signe ma foi ! *(Skrigneg)* ; **An dra-he zo gis ur c'hog 'è, ma vé deut kozh-tre, n'é ket gwal vad kin 'nèoñ** : C'est aussi comme un coq, s'il devient très vieux, il n'est plus très bon *(Laz)* ; **Ar c'hog hag deus hemen vé gwraet ar mab krap-diskrap « Kokogogog ! Kass ar c'harr war-raog ! »** : Le coq, on l'appelait le fils la grattouille « Cocorico ! En avant le chariot ! » *(Kleden)* ; **Hemañ zo ur c'hog** : C'est un coq *(Lannedern)* ; **Ar paotr hag e wreg na c'hoantêt kaoud ur c'hog** : Le gars et sa femme désirèrent avoir un coq *(Ponvel)* ; **Sete é komañset 'e ar c'hog da gano** : Le coq commença donc à chanter *(Ponvel)* ; **Hag amañ welon dow gog** : Et je vois ici deux coqs *(Skrigneg)* ; **Koked toud med pa vé tosteet dê, ar re-he haloup (a-)raog** : Tous des coqs mais lorsqu'on les approche, ils s'enfuient en courant *(Plourac'h)* ; **Ha ma gan ar c'hog deuh an abard'hê, pa vé 'hond war i glud, eh beñ zo sin (e)ma à helven an Ankou da zond 'è !** : Et si le coq chante en fin d'après-midi, lorsqu'il va sur son perchoir, eh bien c'est signe également qu'il appelle l'Ankou pour venir ! *(Skrigneg)* ; **Kar ar merc'hed ba kêr gis-se 'h ee da foar Uhelgoat, alïes 'h ee ur c'hog pe dow ba'r baner, pe ur lapin ha ga'ent tud da brenañ 'nê 'vid kaoud ur tamm gwenneg !** : Car comme ça les femmes allaient à la foire d'Huelgoat, il y avait souvent un coq ou deux dans le panier, ou un lapin et ils trouvaient des gens pour les acheter pour avoir un peu de sous ! *(Berrien)* ; **Ar wich-all oan o selled deuh ar c'hog, pudur zo ur pezh kog ahe his-se ha oa komañs(e)t, na ka(v)et ur vuzhugenn hag a oa ar vuzhugenn gantoñ ba'h i veg hag oa komañs(e)t d'o(be)r kakakakakakakakak !** : L'autre fois je regardais le coq, puisque il y a là un grand coq, il commença, il avait trouvé un ver de terre, il avait le ver de terre dans son bec et commença à faire kakakakakakakakak ! *(Skrigneg)*

**KOGES** ['koːgəz-s] : [***gogez*** 1927] n.f. ; Homme faisant des travaux féminins (cf. **KATELLIG**)

**Hezh so ur goges ! Hezh skub an ti !** : C'est un « koges » (coq femelle) ! Il balaye la maison ! *(Skrigneg)* ; **Ur goges é hezh ! Hezh a'h a da zestum an uiou !** : C'est un « koges » ! Il va ramasser les œufs ! *(Skrigneg)* ; **Me anve paotred ar mo(d)-se ha' zo ur goges ha 'ma o vri barzh kement soubenn zo toud !** : Moi je connais des gars comme ça qui sont des « koges » et qui sont de tous les potins ! *(Skrigneg)* ; **Hezh so ur goges ! An hi(ni) a'h ee da skub(añ) an ti, pugur gwich-all ar baotred nagn ket 'zroed d'o(be)r ba'n ti** : C'est un « koges » (coq femelle) ! Celui qui allait balayer la maison, puisque autrefois les garçons n'avaient pas le droit de faire (travailler) dans la maison *(Skrigneg)* ; **Pa vije gwel(et) lod deuh ar baotred, an dra-he oa ket o afer sañset : Mond da wel(ed) 'hañw nije doret ar yir, pa vije gwelet 'h o(be)r, lar hezh so ur goges !** : Lorsqu'on voyait certains hommes, ce n'était censément pas leurs affaires : Aller voir si les poules avaient pondu, quand on les voyait faire, on disait que c'est un « koges » *(Skrigneg)* ; **Heñ n'é keme(d) ur goges ! Heñ (e)ma i vri partoud ha pezh a oa sañset d(a) 'n-om okupiñ, neuhe ne ouïe mann e-bed !** : Ce n'est qu'un « koges » ! Il a le nez partout et ce dont il est censé s'occuper, alors il ne savait rien ! *(Skrigneg)*

**KOGN / KOUGN / KOUIGN** [kõ.ɲ] [ku.ɲ] [kwiɲ] : [***coing*** 1499] n.m. ; Angle / Coin du feu

**Ma zad-kozh vije ba'h ar c'hougn ga i gorn à vutunad ha mamm-gozh vije fichañ sïer ha fichañ dilhad** : Mon grand-père était au coin du feu fumant sa pipe et grand-mère raccommodait des sacs et des vêtements *(Skrigneg)* ; **Tommet ! Pugur an dud vïe aet d'ar park da labourad sete pé teuien deuh ar skol me ga(v)e ma soubenn tommet ba ar c'hogn** : Chauffée ! Puisque les parents étaient allés travailler au champ donc lorsque je venais de l'école je trouvais ma soupe chauffée au coin du feu *(Lokmaria)* ; **Ah ! Rôet vije boued dê, du-mañ vïent ket laket deus taol kalz, laket vijent ba'r c'hougn war ar gador en(e) hag vije rôet un assïed dê ha boued e-barzh, pezh a vije** : Ah ! On leur donnait de la nourriture, chez moi on ne les mettait pas à table, on les mettait au coin (de l'âtre) sur la chaise et on leur donnait une assiette contenant de la nourriture, ce qu'il y avait *(Skrigneg)*

- **Ba korn ar c'ho(ui)gn** : Au coin du feu ; **Pé oa aet ba-kichenn an tan barzh da domm ba korn ar c'hogn** : Quand il partit à côté du feu à l'intérieur se réchauffer au coin du feu *(Plonee)* ; **Ha tost d'an tan, ba korn ar c'hogn !** : Et près du feu, au coin du feu *(Berrien)* ; **Me wele ar merc'hed hag a voa o h(w)rïad ba korn ar c'houign ha ga'n tan : flamm-tan ba o siminal vras** : Je voyais les femmes qui cousaient au coin de l'âtre et le feu : une flambée dans leur grande cheminée *(Plonee)* ; **Gwech-all, pa vijen neu'n yowank vije tommet ba'r c'hoñgn deuh an noñs hag un' m(e)nneg a gomañse ga ur ribostadenn bennaket** : Autrefois, lorsque j'étais alors jeune on se chauffait au coin du feu la nuit et quelqu'un commençait une ritournelle *(Poullaouen)*

**KOKAÑ** ['kɔkə] : vb. ; Baiser / Se la faire (cf. **KWEKAÑ / PLEUÑIÑ**...)

**Koket neus (a)nèi** : Il se l'est faite *(Plouïe)*

**KOKELENN** [kɔ'keːlən] : [***kokelenn*** 1992] n.f. (pl. **-ou** [kɔke'lɛnu]) ; Petit chaudron à trépied

**Lak ar gokelenn war an tan** : Met le petit chaudron sur le feu *(Berrien)*

**KOKETENN** [ko'kètən] : [***koketenn*** 1992] n.f. (pl. -**ou** [kokè'tɛnu]) ; Cocotte (fait-tout)

**Poah(añ) bar(a) ba'r goketenn war an oaled !** : Cuire du pain à la cocotte sur le foyer ! *(Motre)* ; **Vise laket an toas ba'r goketenn ha laket ar golo war'nèi ha vise gwraet tan, med tan pass re greñw, doussig, tan war-horr(e) ha tan didan** : On mettait la pâte dans la cocotte, on mettait le couvercle dessus et on faisait du feu, mais du feu pas trop fort, doux, du feu dessus et dessous *(Motre)* ; **Ba'r goketenn ! Hag vise laket an toas ba'r goketenn** : Dans la cocotte ! Et on mettait la pâte dans la cocotte *(Motre)* ; **Eh beñ soubenn-laezh neuhe, ma jome (a)val-(d)ouar deus kreis-te 'e, eh beñ vïe gwraet deus an noñs neuhe, lakeet an aval-(d)ouar neuhe ba soubenn ar laezh. Beñ vïe ket fall ! Pugur vïe lakeet un tamm (a)mann, petram un tamm kig ba'r goketenn ga an aval-(d)ouar !** : Eh ben alors la soupe de lait, s'il restait des pommes de terre de midi, eh ben on faisait alors le soir, on mettait alors les pommes de terre dans la soupe de lait. Ben ce n'était pas mauvais ! Puisqu'on mettait un peu de beurre, sinon un peu de viande dans la cocotte accompagnée des patates *(Kolloreg)*

**KOLE** ['koːle] : [***cozle*** 1499] n.m. (pl. **kolïou** [ko'liw]) ; Taurillon / Jeune taureau (cf. **TAROW**)

**E(rr)i on ga ma beuc'h d'ar c'hol(e) !** : Je suis arrivé avec ma vache pour le jeune taureau ! (insémination) *(Skrigneg)* ; **Ha goude-se vise laret pa vise bet ar c'hole war ar veuc'h : Koleet é ar veuc'h** : Et ensuite on disait lorsque le taurillon était allé sur la vache : La vache est saillie par le taureau *(Plouïe)* ; **Ya med ar c'hole neuhe, an dra-he zo un afer-all hezh vé troc'het blam da lardañ hezh**: Oui mais alors le taurillon, ça c'est une autre affaire, il est castré pour l'engraisser *(Lannedern)* ; **Pegur d'an ampoent-te vïe gwraet toud ar cherreadejou ga kolïou** : Puisque à cette époque-là on faisait tous les grands charrois avec des taureaux *(Landelo)* ; **Heñ vije ar c'hole hag ar veuc'h neuhe vije (a)n (hi)ni-all (iv)e, an hini vije sterd c'hoazh he deliou ba'n awal-pin** : Lui c'était le taurillon et alors la vache c'était l'autre aussi, celle dont les feuilles étaient encore dures dans la pomme de pin *(Skrigneg)* ; **Kolïou yowank zo amañ** : Il y a ici de jeunes costauds *(Poullaouen)* ; **Dow bezh kol(e) oa 'è ba'h ar c'hrow hag a teue an dud ga o beuc'h da gaoud hor c'holïou** : Il y avait aussi deux beaux jeunes taureaux dans la crèche et les gens venaient avec leur vache trouver nos jeunes taureaux *(Skrigneg)*

**KOLEED** [ko'leəd-t] : [***kolead*** 1992] vb. ; Saillir / Faire le taureau / Couvrir la vache

**Ha goude-se vise laret pa vise bet ar c'hole war ar veuc'h : Koleet é ar veuc'h** : Et ensuite on disait lorsque le taurillon était allé sur la vache : La vache est saillie par le taureau *(Plouïe)* ; **Daon koleet neus dèi, bet é bet warni** : Diable il l'a saillie, il est monté dessus *(Plouïe)* ; **Keme(nt)-se ??! Me mije koleet ma beuc'h ma-hun 'ha ma mije gouïet a gouste keme(nt)-se !** : Tant que ça ??! Ma foi j'aurais sailli ma vache moi-même si j'avais su que ça coûterait tant que ça ! *(Skrigneg)*

**KOLEKSIONAÑ** [kolɛk'sjɔ̃ːnə] : vb. ; Collectionner

**Me meus koleksionet ar re-he** : Je les ai collectionnés *(Berrien)*

**KOLE-TARW / KOLE-TERW** [kol'tarw] [kol'tɛːr] : [***cozle-tarv*** 1732] n.m. ; Taurillon

**Amañ zo ur c'hol'-ter'** : Il y a ici un taurillon *(Kergrist)*

**KOLI** ['koːli] : n.m. ; Colis

**Bet meus ur c'holi ahe an di-ell** : J'ai eu un colis là l'autre jour *(Plourac'h)* ; **Ar mouss bihen zo amañ o hond dé zispak e goli ha zo ur c'hi, ur gwlesker, hemañ é an tortu** : Le petit enfant est ici en train de déballer son colis, et il y a un chien, une grenouille, celle-ci c'est la tortue *(Laz)*

**KOLIER** ['kɔljər] : [***colier*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [kɔ'ljeru] **koliirou** [kɔ'ljiːru]) ; Collier / Colback / Col (de chemise)

✗ *syn.* : ***gwakol***

**Ha goude-se neuhe oa ur c'holier** : Et après ça il y avait donc un collier *(Skrigneg)* ; **He c'holier brodet gwraet ga'r c'hroched** : Son col brodé fait au crochet *(Kolloreg)* ; **Ar c'holier ha neuhe an tu-raog deus ar roched vije ampeset** : Le col et alors le devant de la chemise était empesé *(Plouïe)* ; **Kolierou, ur bass hag ur c'hulier, un tosser hag ur j(o)u(v)and(e)nn...** : Des colliers, une sellette d'attelage et un avaloir, une dossière et une sous-ventrière *(Skrigneg)* ; **Ha me an dorn klei war o c'holierou, an dorn dïou foñs o bragou ha dao-ha-dao !** : Je les chopai par le colback de la main gauche, la main droite par le fond du pantalon, et oust ! *(Ar Fouillez)* ; **Ur wakol vise laket d'ar c'heseg, gwraet ga hesk, ar c'holier vise gwraet ga kréñn kentoc'h** : On mettait le « gwakol » aux chevaux, c'était fait en laîche, le collier était plutôt fait en crin *(Brennilis)* ; **Vïe daw lak ur c'holier ya ha laken ar c'hulier go(u)de-se ha laken ar bass, pé vïe laket ar chô war ar limon** : Il fallait mettre un collier oui, et mettre la culière ensuite, et mettre le bât, quand on mettait le cheval sur le limon *(Plonee)* ; **Ga'r chadennou vise staget ar breiou deus kolier ar marc'h** : On attachait les brancards au collier du cheval par des chaînes *(Berrien)* ; **Deus ar sparl vise staget ar jujou da zond deuh ar c'holier** : On attachait les traits au palonnier pour venir au collier *(Plonee)* ; **Toud neuhe, ar pezh oa gate (é) labourad oa traou lèr, kolierou ha-toud** : Tout alors, ils portaient pour travailler des choses en cuir, des colliers et tout *(Plonee)* ; **Sete a'h amp da lak(a)d ar brid d'ar marc'h, lak ar jujou war i gein hag ar c'holier** : Nous allons donc mettre la bride au cheval, lui mettre les traits d'attelages sur le dos et le collier *(Kleden)* ; **Hemañ neus neuñ ga kolier** : Il a de l'aspect avec le collier *(Poullaouen)* ; **An (n)eizhou-bran, ar vïou ha vïe riñset ar re-he ha gwraet ho kolierou gate goud(e)-se 'e !** : Les nids de corbeaux, les œufs, on les vidait et vous en faisiez ensuite aussi des colliers ! *(Kolloreg)* ; **Peus kemed gwel ha goude lakeent ket 'nê (ne)med un devezh d'ond d'an eured, vije du ar c'holiirou 'vel vijent bet kajimant dan ur poufèr !** : Tu n'as qu'à voir et après ils ne les mettaient qu'une journée pour aller à la noce, leurs

cols étaient noirs comme s'ils avaient quasiment sous une marmite *(Skrigneg)* ; **Pudur ar c'holiirou frote o goûg dê hag war ar maes vije du o goûg ahe, vije ket gwraet (ne)med klaboussad ur bann'h dour maes deuh an dowlagad deuh ar mintin** : Puisque les cols frottaient leur cou, à la campagne leur cou était noir, dehors on ne faisait qu'éclabousser un peu sur les yeux le matin *(Skrigneg)*

- **Gwaskañ war ar c'holier** : Être franc du collier (cheval) ; **Ur chô houp, houp toud ! Heñ na waske ket war ar c'holier !** : Un cheval qui n'avançait pas, qui n'avançait pas du tout ! Il n'était pas franc du collier ! *(Poullaouen)*

**KOLIST** ['koːləs] : [***kolist*** XVIII[e]] n.m. ; Enfant de chœur / Gredin

**Hi mab oa kolist, houzoh walc'h** : Son fils (à elle) était enfant de chœur, vous savez bien *(Skrigneg)* ; **Ha vije ar c'holist vije (as)sames gantoñ, i dud daoñ nije droed d'ond da gestal neuhe un tamm** : Et l'enfant de chœur était avec lui, ses parents avaient alors un peu le droit d'aller quêter *(Skrigneg)*

**KOLL** [kɔl] : [***coll*** XVI[e]] n.m. (pl. **-ou** ['kɔlu]) ; Perte

**Ur c'holl é papred** : C'est une perte en tout cas *(Skrigneg)* ; **Pé vije torret ur volenn pe un assïed, an dra-he oa ur c'holl** : Lorsqu'on cassait un bol ou une assiette, c'était une perte *(Skrigneg)* ; **Oh ya ! Da zestum 'nê ar gwellañ ma vije gallet ! Un tamm koll a vije, med n'eent ket toud da goll memes-tra, nann, cherret e vije** : Oh oui ! Pour les ramasser du mieux qu'on pouvait ! Il y avait une petite perte, mais quand-même ils ne se perdaient pas, non, on les ramassait *(Berrien)*

- **War-goll** : À perte ; **N'é ket war-goll na gwraet, aes a-walc'h d'o(be)r toud** : Ce n'est pas à perte qu'il l'a fait, c'est relativement facile de tout faire *(Plonee)*

**KOLL** [kɔl] : [***coll*** XVI[e]] vb. ; Perdre

**Amzer kollet é an dra-m(añ) !** : Ça c'est du temps perdu ! *(Lokarn)* ; **An heñi a vïe kollet toud e wenneien gantoñ** : Celui qui avait perdu tous ses sous *(Plouïe)* ; **Houmañ zo komañset deja da goll hi re** : Elle commence déjà à perdre les siens (billets) *(Skrigneg)* ; **Kollet ar vamm-gozh ha kollet ar paotr bihen** : La grand-mère et le petit garçon étaient perdus *(Plouïe)* ; **Gwlebet é... Kollet meus kalz koat** : Il est trempé... J'ai perdu beaucoup de bois *(Plouïe)* ; **Ma(r)i neus kollet un' deus he brechen** : Marie a perdu une de ses aiguilles à tricoter *(Poullaouen)* ; **Ha goud(e)-se neu'n neus kollet 'nèi yowank walc'h** : Et alors ensuite il la perdit assez jeune *(Ponvel)* ; **Petrame mod-all hègn nise kollet o labour a-walc'h !** : Ou-bien autrement ils auraient bien perdu le travail ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ha zo bet kollet kalz a loned mod-se (iv)è** : Et beaucoup de bêtes furent aussi perdues comme ça *(Skrigneg)* ; **Kollet heñw e hent, oa deuet-heñw doc'h an Orïant** : Il a perdu sa route, il venait de Lorient *(Kleden)* ; **N'é ket koll(et) na heñw, me ma koll(et) ya ! Med, heñw na ket !** : Lui n'a rien perdu, moi j'y ai perdu oui ! Mais, lui non ! *(Plonee)* ; **Ha pé golli un dra mennaket pé ho c'hwitellet tàey en-dro war e gis !** : Et lorsque tu perdras quelque chose quand tu siffleras ça reviendra ! *(Landelo)* ; **Me oa deja kollet, me vïe dalc'h-mad deuh ar re war-lerc'h partoud !** : Moi j'étais déjà perdu, j'étais constamment parmi les derniers partout ! *(An Uhelgoat)* ; **Ha ma kollet ha oan ba'r c'hoste ar mod-se trist (iv)e, pudur an heñi a goll vé trist heñ !** : Et j'avais perdu et j'étais de côté comme ça triste également, puisque celui qui se perd est triste hein ! *(An Uhelgoat)* ; **Ah ya ! Bet kollet-net !** : Ah oui ! En perte totale ! *(Berrien)* ; **Med an de war-lerc'h vije ka(v)et ur bern kontilli ha ur bern fourchetesou pudur kalz a goll o re !** : Mais le lendemain on trouvait un tas de couteau et de fourchettes, puisque beaucoup perdent les leurs ! *(Skrigneg)* ; **Med desabitüet on bet ha c'hoazh meus ket kollet re, pudur ni blije demp, ma gwas ha me, kaoseal in brezhoneg** : Mais j'ai perdu l'habitude et encore je n'ai pas trop perdu, puisque nous aimions, mon mari et moi, parler en breton *(Skrigneg)* ; **Me(d) nôa ket gwraet arc'hant 'nèoñ, pugur an arc'hant lar vise gwraet nise koll(et) founnissoc'h (e)vid vïent gwraet !** : Mais il ne s'était pas fait d'argent, puisqu'il perdait l'argent qu'il se faisait plus vite qu'il ne s'en faisait ! *(Ar C'hastell-Ne)*

- **Be kollet e saout gantoñ** : Avoir perdu la boule ; **Hezh so kollet e saout gantoñ !** : Il a perdu la boule ! *(Skrigneg)*
- **Hern ba mis-du ha' golla ar goañ e vertu** : Orages au mois de novembre hiver peu vigoureux *(Rostrenn)*
- **Koll amzer** : Perdre du temps ; **Ma (e)ma da zilhad da gannañ, ho kemed reiñ 'nê daoñ da sec'hañ sete ar mod-se golli ket amzer** : Si tes vêtements sont à laver, tu n'auras qu'à les lui donner à sécher, ainsi donc tu ne perdras pas de temps *(Skrigneg)* ; **Matress(e) 'lakon (aha)noh da goll ho amzer ? – Oy ! N'eus ket risk, ma amzer zo koll(et) partoud !** : Peut-être vous fais-je perdre votre temps ? – Oh ! Il n'y a pas de risque, mon temps est perdu partout ! *(Laz)*
- **Koll an ardremmes** : fig. Perdre la boule : **Hezh neus kollet an ardremmes !** : Il a perdu la boule ! *(Laz)* ; **Aet é war dow zañvad, kollet neus e ardremmes gantoñ** : Il est défoncé (trop bu), il a perdu la boule *(Pleiben)* ; **Kollet neus e ardremmes ya** : Il a perdu la boule oui *(Speied)*
- **Koll anoudegezh** : Perdre connaissance ; **Kollet ma anoudegezh net-ha-pizh** : J'avais totalement perdu connaissance *(Poullaouen)*
- **Koll e amzer** : Perdre son temps ; **Mamp ket kollet hon amzer 'hond da wel toud an dra-he** : Nous n'avons pas perdu notre temps en allant voir tout ça *(Skrigneg)*
- **Koll e benn gantoñ** : Perdre la tête ; **Ar vamm-gozh pa oa kollet he venn gati oa klask mond-roud bemde** : Lorsque la grand-mère a perdu la tête elle cherchait tous les jours à partir *(Plouïe)* ; **Komañs é dé goll e benn gantoñ, hezh é passêt an Tri-Roue ha ar C'harr-Kamm gantoñ !** : Il commence à perdre la tête, il a perdu la boule ! *(Kleden)*
- **Koll e dok** : Perdre son pucelage ; **Hezh neus ket kollet e dok** : Il n'a pas perdu son pucelage *(Plouïe)*
- **Koll e oremus** : Perdre son latin ; **Koll(e)t é i oremus** : Il a perdu son latin *(Skrigneg)*
- **Koll e remz** : Perdre la boussole ; **Kollet neus i remz** : Il a perdu la boussole *(Skrigneg)*
- **Koll e skïant** : Perdre ses facultés ; **Houzh zo aet bugwaleaj, hounn(ezh) neus kollet he skïant** : Elle est retournée en enfance, elle a perdu ses facultés *(Plouïe)*

- **Kollet é toud an traou ga'r c'hoat** : Tout le bois est laissé perdre ; **'Bénn wel an den brem(añ) pe-sort mod é kollet toud an traou ga'r c'hoat** : Quand on voit de nous jours comment tout le bois est laissé perdre *(Sant-Wazheg)*
- **Koll he amzeriou** : Perdre ses règles *(Poullaouen)*
- **Koll he fis-glas** [fis'klɑ:z-s] : Perdre sa virginité ; **Kollet neus he fis-glas** : Elle a perdu sa virginité *(Plouïe)* ; **Oh ! Houzh é kollet he fis-glas gati** : Oh ! Elle a perdu sa virginité *(Plouïe)*
- **Mond da goll** : Être dans le déclin / Péricliter / Se perdre ; **Ya med oa é hond da goll dija** : Oui mais c'était déjà dans le déclin *(Berrien)* ; **Hag o mamm oa 'h essañ kaoud an arc'hant digate ha oa war-nes mond da goll, hin(i) e-bed na reche i arc'hant** : Et leur mère essayait d'avoir l'argent d'eux qui était sur le point d'être perdu, aucun n'aurait donné son argent *(Skrigneg)*

**KOLL-E-HANO** [kɔle'hɑ̃:no] : [***koll-e-ano*** 1983] ad. ; Étourdi

✗ *syn.* : ***penn-barbellig, penn-skañw*** ; & *cf.* : ***ankoueüs, ano, koll***

**Hezh so ur paotr koll-e-hano** : C'est un garçon étourdi *(Berrien)*

**KOLLEJ** [ko'lèʒ] : [***collej*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [ko'lè:ʒu]) ; Collège (cf. **SKOLACH**)

**Ba'r c'hollej an-heñi é** : C'est au collège qu'il est *(Plouïe)* ; **Ma breudeur oa aet da Gallag d'ar c'hollej (iv)è** : Mes frères étaient également allés au collège à Callac *(Lokarn)*

**KOLÔENN / KOLÊNN / KOLOÑGNENN / KOLODENN** [ko'lo:ən] [ko'lɛ:n] [ko'lɔ̃:ɲ] [ko'lɔ:dən] : [***colofenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [kolo'ɛnu] **koloñgnou** [ko'lɔ̃ɲu]) ; Ruche / Panier (en osier) / Paneton / Banneton

**Ur golênn-gwenan** [o go'lɛn gɥe'nɑ̃:n] : Une ruche en paille *(Kergrist)* ; **Ya hag pi tàent d'ar gêr deus an aver(e)nn neu'n vïe bep-heñi i golôenn-kerc'h !** : Oui et lorsqu'ils venaient à la maison de la messe chacun avait alors son panier d'avoine *(Kleden)* ; **Am(añ) (e)ma ar goloñgn', (e)ma 'n he(d)-kwen(an) 'hond-kuit sè !** : La ruche est ici, l'essaim d'abeilles s'en va tiens ! *(Laz)* ; **Ya, ar bouloñjer lake (a)naoñ mad ha vïe laket ba koloennou oa !** : Oui, le boulanger le mettait bien et c'était mis dans des panetons *(Lokmarïa)* ; **Sete vïe laket pep-heñi ba'r goloenn 'hat hag vïe laket un danno war'naoñ** : On mettait donc chacun dans un paneton ma foi et on mettait un tissu dessus *(Lokmarïa)* ; **Deus ar goloenn vïe laket ba'r vorn** : Du paneton on mettait au four *(Lokmarïa)* ; **Ur wech vïe laket ba'r golognou oa ket daw demp** : Une fois mis dans les panetons ce n'était pas nécessaire *(Lokmarïa)* ; **Ha mamp lak(et) 'naoñ war ur c'hach(e)d, doc'h an dra-s(e) vis(e) gwraet ur goloenn !** : Et nous l'avion mis sur une caisse, on appelait ça une ruche ! *(Kleden)* ; **'Zigouev ba'r goloñgn' ha cheñch tu dèi goud(e)-se ha lakeet an traou klos peu-prè, dê da chom barzh** : Ça arrive dans la ruche, ensuite la retourner et que tout soit à-peu-près clos, afin qu'elles y restent *(Laz)* ; **Ma ! Tapet na ar vamm ha laket 'nèi ba'r golôenn hag a toud ar re-all weles 'hond ba'r golôenn goude !** : Eh bien ! Il avait attrapé la reine, l'avait mise dans la ruche et tu vois toutes les autres allant après dans la ruche ! *(Skrigneg)* ; **Ha da 'n a(b)ard'hê-nos neuhe, ar goloñn vé prepar(et) raog heñ ! Netoiet-mad ha vé stri(n)ket ur bann(e) dour-laezh ga suk(r) barzh, c'hwi eve ur bann(e) : Psssit ha psssit ! Tro-war-dro !** : Et alors le soir, on prépare la ruche avant hein ! Bien nettoyée et on seringuait un peu de lait mouillé contenant du sucre, vous buviez un coup : Psssit et psssit ! Tout autour *(Laz)* ; **Ha patra vis(e) gwraet (e)vid kaoud mel ? Beñ vis(e) daw torpilh(añ) ur goloenn ha vis(e) gwraet ga'n heñi vis(e) jujañ vis(e) re-leun, oa ket plass kin d'ar gwen(an) dé labour(a)d ba'r goloenn** : Et que faisait-on pour avoir du miel ? Ben on torpillait la ruche et c'était fait par celui qui jugeait si c'était trop plein, qu'il n'y avait plus de place pour les abeilles pour travailler dans la ruche *(Kleden)*

- **Hag echuet ar gontodenn, aet an heñi-gozh ba da golodenn / Hag aseet war ar varazh toas, an heñi a ouïo laro c'hoazh !** : (à dire à la fin d'un conte) Le conte est fini, la vieille est partie dans ton panier / Et assis sur le baquet à pâte, celui qui sait dira encore ! *(Poullaouen)*

**KOLÔENNAD-GWENAN / KOLÔENNED** [kolo'ɛnə,gwe:n(ə)n] [kolo'ɛnɛd-t] : [***coloenat*** 1659] n.f. ; Ruchée (apiculture)

**Amañ (e)ma ar golôennad-gwenan !** : La ruchée est ici ! *(Skrigneg)*

**KOLONIAL** [kolonjal] : n.m. (pl. **-ed** [kolo'nja.ləd-t]) ; Colonial (militaire des troupes coloniales)

**Hañw oa ba ur rejimant kolonial, *le deuxième colonial* ba Brest amañ** : Il avait été dans un régiment colonial, le deuxième colonial ici à Brest *(An Uhelgoat)* ; **E(rr)o ba'r c'holonialed, du-nt oa aet 'è, da zigentañ du-nt d'an Dardanelles** : Arrivé dans les coloniaux, il alla là-bas également, au départ là-bas dans les Dardanelles *(An Uhelgoat)*

**KOMANANTAÑ** [komɑ̃'nɑ̃ntə] : [***commananta*** 1659] vb. ; (s') Abonner

**Hezh oa ur sossialist komanantet d'ar journaliou ru** : C'était un socialiste abonné aux journaux rouges *(An Uhelgoat)*

**KOMANDER** [ko'mɑ̃ndər] : [***komander*** 1992] n.m. (pl. **-ien** [komɑ̃n'dɛrjən]) ; Commandant

**An heñi oa komander toud kêr-Brest** : Le commandant d'arme de la forteresse de Brest *(Plouïe)*

**KOMANDIÑ** [ko'mɑ̃ndə] : [***coummandiff*** 1632] vb. ; Commander

**Ga'n dra-he vijent komandet ahe** : On les commandait grâce à ça *(Skrigneg)* ; **Kerc'hed ma legumaj hag é heñw a gomande (a)nê domp** : Chercher mes légumes et lui nous les commandait *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Vent ket komandet tre meh-mod 'e, lesket vent un tamm war an tu neugn c'hoant d'ond !** : Ils ne sont tout à fait commandés de la

même manière non-plus, on les laisse un peu dans la direction qu'ils veulent prendre ! *(Skrigneg)* ; **Med ur wis kozh mo(d)-se oh vé ket ken braw-se da gomandiñ hag an toull oa ket bras-bras !** : Mais une vielle truie comme ça oh ce n'est pas si facile à commander et le trou n'était pas très grand ! *(Ponvel)* ; **Komandet vise, beb su(zhu)n vise livret, ya ha oa ket frigo (e-)bed ba'r c'hamioñ 'benn-neu'n** : On commandait, c'était livré chaque semaine, oui et il n'y avait pour-lors aucun frigo dans le camion *(Karnod)* ; **Ar re-he oa 'komandiñ ba'h ar barrous gwich-all ha amañ vije dow berson barzh Skrigneg dalc'h-mad !** : C'étaient ceux qui commandaient dans la paroisse autrefois et il y avait ici toujours deux recteurs à Scrignac ! *(Skrigneg)*

- **Komandet da zond a-benn + *vb.*** : Commandé (-e) pour être livré (-e) pour + *vb.* ; **Ah(e) é komandet ar c'heveleg da zond 'benn o(be)r 'r chiminal** : Là le corbelet est commandé pour être livré pour faire la cheminée *(Skrigneg)*

**KOMAÑS** ['koməz-s] : [***comancc*** XVI[e]] vb. ; Commencer

✗ *m dér.* : ***hadkomañs***

**Komañs é ar bern koat** : Le tas de bois commence à être conséquent *(Plouïe)* ; **Lod gomañse ar bern** : Certains commençaient à économiser *(Plouïe)* ; **Heñw oa komañs(et) d'ond d'ar skol** : Il a commencé à aller à l'école *(Karnod)* ; **Oh gast ! Komañs(e)t out da weloud traou mod-se ?!** : Oh putain ! Tu commences à voire ce genre de chose ?! *(Poullaouen)* ; **Barzh parres Plouïe e gomañs Menez Are** : Les Monts d'Arrée commencent dans la commune de Plouyé *(Plouïe)* ; **Ma komañset da zañsal deja a-raog ar bresel ha ma dañset kalz pad ar bresel** : J'avais commencé à danser déjà avant la guerre et j'avais beaucoup dansé pendant la guerre *(Plourac'h)* ; **Komañs a ra an naon d'ond din** : Je commence à avoir faim *(Plouïe)* ; **Goude Gouel-Yann a gomañs an de berraad** : Après la fête de la Saint-Jean les jours commencent à raccourcir *(Plouïe)* ; **Ar wech oa komañset ar re-he da denno** : Dès-lors qu'ils commencèrent à tirer *(Plouïe)* ; **Med da gomañs vé laket torchennou-hesk dê** : Mais pour commencer on leur met des coussins de laîche *(Skrigneg)* ; **Komañs ar memes sirk ga'r c'hure** : Le même cirque qui commence avec le curé *(Landelo)* ; **Sete houmañ komañs meh-mod** : Voilà qu'elle commence de la même manière *(Landelo)* ; **Yann komañs da huchal ba'n ti** : Yann commence à gueuler dans la maison *(Landelo)* ; **Oa komañset da vale** : Il avait commencé à marcher *(Berrien)* ; **Komañs é da zond tomm an amzer !** : Le temps commence à devenir chaud *(Plonee)* ; **Ya, c'hoant pa da hoûd penoz ma komañset da c'hoa(r)i akordeoñ** : Oui, tu voulais savoir comment j'avais commencé à jouer de l'accordéon *(Skrigneg)* ; **(A-)benn vise bet eizhtez ba'r pod (a-)benn-neu'n vise komañset da droiñ ma'hat** : D'ici qu'il soit resté une huitaine dans le pot pour-lors il commençait probablement à tourner *(Ponvel)* ; **Me zo hond da gomañs duzhtu** : Je vais commencer tout de suite *(Pleiben)* ; **Ar re-s(e) oa komañset d'o(be)r koat (e)vite, da basseial ar goañw** : Ils commencèrent à faire du bois pour eux, pour passer l'hiver *(Kleden)* ; **Goude-se (a-)benn é deut ha oar komañset** : Ensuite quand c'est venu et qu'on avait commencé *(Sant-Wazheg)* ; **Ha komañs da goñvertissañ (a)nê ene toud** : Et il commença là à tous les convertir *(Landelo)* ; **Ha ma (e)n-om laket da gomañs lenn ha da gomañs lenn leveriou** : Et je mis à commencer à lire et à commencer à lire des livres *(Kallag)* ; **Ene oan aet da gomañs ha ene ma bet malchañs ha bet kasimant toud ar re so bet ene na malchañs !** : J'étais allée là pour commencer et j'y ai eu de la malchance, et quasiment tous ceux qui y sont allés avaient de la malchance ! *(Poullaouen)* ; **Ah ya ! Med gle vo dit-te be d'an nec'h da gomañs !** : Ah oui ! Mais il te faut être en haut pour commencer ! *(Poullaouen)* ; **Eh beñ dé gomañs vïe gwraet re gwinizh-tu !** : Eh ben pour commencer on faisait celles au sarrasin *(Sant-Wazheg)* ; **Me ma gwraet an ilis barzh Skrigneg ha oa deus an hañw ha oa tomm pugur ken oa k(et) (v)oien d'ond maes kajimant ha gomañsen da c'hwec'h eur deus ar mintin** : J'avais fait l'église à Scrignac et c'était l'été et il faisait chaud puisque tellement qu'on ne pouvait quasiment pas sortir et je commençais à six heures du matin *(Skrigneg)* ; **'Benn vis(e) tomm(e)t ar forn vis(e) laket bar(a)-bihen barzh da gomañs** : Quand il était chauffé au four on y mettait des petits pains pour commencer *(Sant-Wazheg)* ; **Komañset eint da vleudiñ** : Elles commencent à devenir farineuses *(Poullaouen)* ; **Ya, goud(e)-se divêtoc'h oa hag é deut an dra-he neuhen, set' ni lake ar c'hig ba'r pojou, me(d) da gomañs vije ket** : Oui, ensuite, c'était plus tard que c'est venu alors, nous mettions donc la viande dans les pots, mais pas pour commencer *(Berrien)*

- **An dra-he gomañs** : Ça commence à dater ; **Me meus bet klêt serten traou, med 'boe zo deg la ha tr(i)-ugent so hag an dra-he memes-tra gomañs 'è** : J'ai eu entendu certaines choses, mais il y a de cela quand-même soixante-dix ans, ça commence à dater aussi *(Kergloff)*

**KOMAÑSAMANT** [komɑ̃'sɑ̃məd-t] : [***commanczamant*** 1557] n.m. & n.f. ; Commencement / Début

**Komañsamant mis-eost, ar sul gentañ** : Début du mois d'août, le premier dimanche *(Plouïe)* ; **An dra-he oa bet komañsamant ar cheñcham(ant)** : Ce fût le commencement du changement *(Lokarn)* ; **Ur skol zo jerret ahe komañsamant ar bla, chome ket kin (ne)med ur c'hlass** : Une école a fermé là au début de l'année, il ne restait plus qu'une classe *(Skrigneg)* ; **An *doryphores* teue war'nê, kajimant-sur, mis-even ha komañsamant mis-ar-voennou** : Les doryphores venaient dessus, très certainement, au mois de juin et au début du mois de juillet *(Skrigneg)* ; **An dra-he oa deuh 'n hañw ha komañsamant ar goñ, pé oa ar rantre d'ar bitrabes ! Hag ar jounai !** : C'était l'été et au début de l'hiver, à la rentrée des betteraves ! Et des choux-navets ! *(Plouïe)*

- **Ba'r c'homañsamant / Ba'r gomañsamant** : Au commencement / Au début / À la tombée de ; **Ya, med pass ba'r c'homañsamant** : Oui, mais pas au début *(Karnod)* ; **Ba'r gomañsamant vise gwraet ga'r vorc'h, pigur vis(e) ket keme(nt)-s(e) voenn** : Au commencement on faisait à la fourche, puisqu'il n'y avait pas tant que ça de foin *(Kleden)* ; **Rous-nos, ya an dra-he zo just ba komañsamant an noñs ma 'keres** : Le crépuscule, oui c'est juste à la tombée de la nuit si tu préfères *(Plouïe)* ; **Ba komañsamant ar c'hozhamzer 'h ant kuit** : Elles s'en vont (hirondelles) au début de l'automne *(Poullaouen)* ; **Se ma bet ba'r c'homañsamant ur bern keseg 'vervel pe treou mod-se** : Donc j'avais eu au commencement un tas de chevaux qui mourraient ou des choses comme ça *(Poullaouen)* ; **Nann, ar mod-all vïe ket, med da zigentañ, ba'r gomañsamant heñ neus gwraet an ti amañ !** : Non, autrement il n'était pas, mais au départ, au commencement il a fait la maison ici ! *(Plonee)*

- **Da gomañsamant** : Au commencement ; **D'ar gomañsamant nemp, ba du-m(añ), boñ digentañ oa ur gwel(e) ba-kich' an tan hag un'-all ba'r penn-all hag un arbel pe diw 'kreis-tresse** : Nous, au commencement, chez moi, bon au départ il y avait un lit à côté du feu, un autre à l'autre bout et une armoire ou deux juste entre eux *(Plonee)* ; **Med da gomañsamant, 'benn oa kistïon lar vïe mad an aval-douar vis(e) gwraet ga'n alar ! Vis(e) hadet-hègn ba-dindan ar boem dé gomañs, ar re-gentañ meus bet hadet zo bet hadet ar mod-se** : Mais au commencement, quand il était question que les pommes de terres étaient bonnes on faisait à la charrue ! On les semait sous le sillon pour commencer, les premières que j'ai semées furent semées ainsi *(Sant-Wazheg)* ; **Dé gomañsamant-toud pé oamp deut amañ gi-mañ, traou ar mod-se vis(e) gwraet pet(r)a !** : Au tout commencement lorsque nous étions venus ici-même, on ne faisait pas ça quoi ! *(Sant-Wazheg)*
- **Komañsamant-tre** : Tout début ; **Ah ! Med amañ (e)ma ar c'homañsamant-tre kwa ! Just war-lerc'h ar c'hoaien, just ! Ha memes vije jerret koaien ba'r mar(e)-te c'hoazh !** : Oui ! Mais ici c'est le tout début quoi ! Juste après la crème, juste ! Et même qu'on collectait encore la crème à cette époque ! *(Karnod)*

**KOMEDIAN** [ko'meːdjən] : [***comedian*** 1633] n.m. (pl. **-ed** [kome'djɑ̃ːnəd-t]) ; Bohémien / **KOMEDIANES** [kome'djɑ̃ːnəz-s] : [***comidyanès*** 1732] n.f. (pl. **-ed** [komedjɑ̃'neːzəd-t]) ; Bohémienne

**Dàet so komedianed ba Rostrenn** : Des bohémiens sont venus à Rostrenen *(Kergrist)* ; **Ur veaj ga'r gomedianed** : Un voyage avec les bohémiens *(An Uhelgoat)* ; **Ar gomedianes vras ma gwelet** : La belle bohémienne que j'avais vu *(An Uhelgoat)* ; **Ka(s)imant-sur ma alur ur c'homedian 'vid da vad** : J'ai très certainement l'allure d'un bohémien pour de bon *(An Uhelgoat)*

**KOMER** ['koːmər] : vb. ; Prendre (cf. **KEMER**)

**KOMÊRESAÑ / KOMÊRESSAÑ** [komɛ'reːzə] [komɛ'resə] : [***komereza*** 1927] vb. ; Rendre visite à l'accouchée

**Pa teue an dud da weled mamm pad eizhte, a teue an dud, houzoh walc'h, da gomêressañ, da wel 'nèi !** : Lorsque les gens venaient voire ma mère pendant une huitaine, les gens venaient, vous savez bien, rendre visite à l'accouchée, pour la voir *(Skrigneg)* ; **D'evo kafe ! Ha tàe ur voutailhad traou douss gantè : Malaga pe un dra m(e)nneg ar mo(d)-se vise géss(e)t d'ar vamm, da gomêressañ** : Pour boire un café ! Et ils apportaient une bouteille de douceurs : On apportait du Malaga ou quelque chose du genre à la mère, pour rendre visite à l'accouchée *(Lokarn)*

**KOMERIÑ** [komɛːrə] : [***komeria*** 1927] vb. ; Commérer

**Beñ, mond da gomêresañ, mond da gomêriñ…** : Ben, aller visiter l'accouchée, aller commérer… *(Poullaouen)*

**KOMÊRITE / KOMERISSE** [kome'rite] [kome'rise] : n.m. ; Visite à l'accouchée (traditionnellement faite par les femmes)

**Dé mé joñj, bez voa war komêrite d'ar mar(e)-s(e)** : À mon avis, c'est la visite à l'accouchée à cette époque-là *(Sant-Wazheg)* ; **Komêrite, dond da wel ar c'hroedur zo ganet** : La visite à l'accouchée, venir voir le nouveau né *(Sant-Wazheg)* ; **Komêrite, pé vé ganet ar c'hroedur ba ur familh a vé pedet ar c'hamaradésed toud d'e(v)o ur banne kafe** : La visite à l'accouchée, lorsque l'enfant naît dans la famille on invite toutes les amies à boire un coup de café *(Sant-Wazheg)*

**KOMERS** [(')komɛrs] : [***komers*** 1992] n.m. (pl. **-ou** [ko'mɛrsu]) ; Commerce (cf. **KOÑVERS**)

**Ya, med ar c'homersou bihen, se zo ur spont dê !** : Oui, mais les petits commerces, c'est une horreur pour eux ! *(Skrigneg)* ; **Na ur c'hoar bet ba'r c'homers ha mamm oa bet i(v)e pad ur pennad** : Elle avait une sœur qui fut dans le commerce et mère le fut également pendant un bout de temps *(Berrien)* ; **Me(d) brem(añ) vé ka(v)et 'e ba'r c'homers, me(d) n'é ket héñvel heñ ! N'é ket memes-tra** : Mais de nos jours on trouve aussi dans le commerce, mais ce n'est pas pareil hein ! Ce n'est pas la même chose *(Brennilis)* ; **Med an ostis zo deut da Lannedern gomprene ket pe-naos an dud laront ket boñjour morse 'n-ur zond ba'n ti, serr zond ba e gomers** : Mais le cafetier qui est venu à Lannédern ne comprenait pas que les gens ne disent jamais bonjour en entrant dans la maison, en entrant dans son commerce *(Lannedern)*

- **Ober komers** : Faire du commerce ; **Eh ya, gwich-all ahe vije gwraet komers !** : Eh oui, là autrefois on faisait du commerce ! *(Skrigneg)* ; **Hezh gemere amann me gemere ar vïou ha ree komers !** : Il prenait du beurre je prenais les œufs, il faisait du commerce ! *(Berrien)*

**KOMERSANT** [ko'mɛrsən] : [***komersant*** 1992] n.m. (pl. **-ed** [komɛr'sɑ̃ntəd-t]) ; Commerçant / **KOMERSANTES** [komɛr'sɑ̃ntəz-s] : n.f. (pl. **-ed** [komɛrsɑ̃n'teːzəd-t]) ; Commerçante (cf. **KOÑVERSANT**)

**Ur gomersantes** : Une commerçante *(Skrigneg)* ; **Ur marc'hadour bassee, bassee beb si(zhu)n neuhe, ur c'homersant hag boñ, hezh gemere amann me gemere ar vïou ha ree komers !** : Un marchant passait, il passait alors chaque semaine, un commerçant et bon, il prenait du beurre je prenais les œufs, il faisait du commerce ! *(Berrien)* ; **Daw oa be gwelet mad ga ar gomersanted da ve matress(e) ijel ar lur sukr, mïoc'h (e)vid da voñiou goud(e)** : Il fallait être bien vu des commerçants pour avoir peut-être la livre de sucre basse, plus avec tes bons ensuite *(Skrigneg)*

**KOMETAÑ** [ko'metə] : [***commitaff*** 1499] vb. ; Commettre

**Heñw neus kometet an torfed** : Il a commis le méfait *(Poullaouen)*

**KOMETENN** [ko'mɛtən] : [***commetten*** 1633] n.f. ; Étoile filante

**Amañ weler ur gometenn** : Ici on voit une étoile filante *(Kleden)* ; **Vis(e) ket kaoseet kalz doc'h ar steredennou, med pé vis(e) un *étoile filante*, an dra-s(e) oa ur gometenn 'vi(d) ar re-gozh** : On ne parlait pas beaucoup des étoiles, mais s'il y avait une étoile filante, pour les anciens c'était une « comète » *(Kleden)*

**KOMISSÏON** [komi'sijən] : [***commission*** 1623] n.f. (pl. **-ou** [komi'sjɔ̃:nu]) ; Commission (& sex.)

**Me a rey ar gomissïon !** : Je ferai la commission ! *(Plonee)* ; **Ar vamm nise toud ar c'homissionou** : La mère a eu toute la giclée (sperme) *(Plouïe)* ; **'Hond d'ar bourk oaint d'o(be)r komissionou !** : Ils allaient au bourg faire les commissions ! *(Karnod)* ; **Ah yeo yeo ! Me renk mond ma-hun, me meus ur gomissïon !** : Ah si-si ! Je dois y aller moi-même, j'ai une commission ! *(Plonee)* ; **Nann, ga se 'h eegn d'o(be)r ar gomissionou da Gareis pe da Gallag** : Non, grâce à ça ils allaient faire les commissions à Carhaix ou à Callac *(Karnod)* ; **An de-all oan bet ba Intermarché 'h o(be)r ma gomissionou, pugur oa ket moien d'ond da Gareis** : L'autre jour je suis allée à Intermarché faire mes commissions, puisque on ne pouvait pas aller à Carhaix *(Plouïe)* ; **Passeal a ree ba'r mar(e)-te, n'eent ket dalc'h-mad da Gallag d'o(be)r o c'homissionou, na da labourad** : Il passait à cette époque-là, ils n'allaient pas constamment à Callac pour faire leurs commissions, ni pour travailler *(Karnod)* ; **Wichou pa 'h an d'o(be)r komissionou d'Inter laron boñjour dèi ha gaoseomp deus an amzer kozh p(a) oamp ba Karnod !** : Parfois lorsque je vais faire les commissions à Inter je lui dis bonjour et nous parlons de l'ancien temps lorsque nous étions à Carnoët *(Karnod)*

**KOMM** [kɔm] : [gaul. ***cumba*** ; ***com*** XVI[e]] n.m. ; Auge (extérieure) / Abreuvoir (cf. **BEOL** ; **LOWER**)

**Amañ (e)ma ar c'homm** : L'auge est ici *(Berrien)* ; **Daw tennañ dour ba'r c'homm** : Il faut tirer de l'eau de l'abreuvoir *(Plouïe)* ; **Ba'r c'homm 'frikañ lann ga'r morzhol-koat !** : Dans l'auge à écraser l'ajonc au pilon ! *(An Uhelgoat)*

**KOMOD** ['ko:məd-t] : [***komod*** 1992] ad. ; Commode

**Oa ket gwal gomod, med a-zefot gwelloc'h oa red o(be)r gati** : Elle n'était pas bien commode, mais faute de mieux on devait faire avec *(An Uhelgoat)* ; **Heñ oa ar patroñ, un tamm dèn bihen ahe, med un dèn komod hardi !** : C'était le patron, un petit gars là, mais un homme très commode ! *(Lokarn)*

**KOMODITE** [komo'dite] : [***commodite*** 1519] n.f. ; Toilettes (cf. **KABINED**)

**Mankañ ray komodite** : Il manquera des toilettes *(Poullaouen)*

**KOMPAGNUNEZH** [kɔ̃mpa'ɲy:nəz-s] : [***compaingunez*** 1499] n.f. ; (de la) Compagnie

- **Derc'hen kompagnunezh** : Tenir compagnie ; **Ya, med deus ar gouañw me ra tan ba'r chiminal, da-beked eizhte so meus dihanet d'o(be)r se ha kompagnunezh terc'ha din-me** : Oui, mais l'hiver je fais du feu dans la cheminée, jusqu'il y a huit jours où j'ai arrêté de faire ça, ça me tient compagnie *(Ponvel)*
- **Klask kompagnunezh** : Chercher de la compagnie ; **É vussellad (e)ma ar veuc'h, klask a ra kompagnunezh** : La vache meugle, elle cherche de la compagnie *(Poullaouen)*

**KOMPARASSAD** [kɔ̃mpa'rasad-t] : [cf. ***comparagaff*** 1499] vb. ; Comparer

**N'eus ket voien da gomparassad !** : On ne peut pas comparer ! *(Skrigneg)*

**KOMPARIÑ** [kɔ̃m'pɑ:ri] : [***kompariñ*** 1992] vb. ; Comparer

**Me(d) cheñchet é an traou toud ! Vêr ket 'vid kompariñ kin deus ma bed !** : Mais tout est changé ! On ne peut plus comparer à mon monde (ce que j'ai vécu) *(Skrigneg)* ; **Ar vamm deuh ar mintin, kempennet toud he stal gati, nise ket kemen(t)-se amzer da jom da c'hoa(r)i ga'r vugal(e) 'vel vé gwraet bremañ, an dra-he n'é ket daw kompariñ an amzer-se** : La mère le matin, toute sa boutique mise en ordre, elle n'avait pas tant que ça de temps pour rester jouer avec les enfants comme on fait de nos jours, il ne faut pas comparer cette époque *(Lannedern)*

**KOMPES** ['kɔ̃mpəz-s] : [***compoes*** 1499] ad. ; Plain / De niveau / Germain

**Kendirvi gompes** : Cousins germains *(Poullaouen)* ; **Ur c'hender kompes** : Un cousin germain *(Speied)* ; **N'é ket kompes, n'é ket plén, displén** : Il n'est pas plain, il n'est pas plain, irrégulier *(Bolazeg)* ; **Braw é da wel(ed) ha kompes é an traou hañ ! N'eus ket toullou 'vel oa 'raog ahe** : C'est beau à voir et c'est plain hein ! Il n'y a pas là de trous comme y avait avant *(Plouïe)* ; **Pugur ar geniter zo marw ah(e) bremañ zo dow vis so, hou(zh) oa keniter gompes da ma mamm amañ gi-mañ** : Puisque la cousine est morte là, ça fait maintenant deux mois, elle était cousine germaine de ma mère ici-même *(Skrigneg)*

**KOMPESAÑ** [kɔ̃m'pe:zə] : [***coumpesiff*** 1632] vb. ; Aplanir / Niveler

**Kompesañ dindan ar saout** : Aplanir sous les vaches *(Poullaouen)*

**KOMPLET** ['kɔ̃mpləd-t] : ad. ; Complet (-e)

**Daw é din mond da wel ar loar da wel hag-eñw ar c'harr zo komplet** : Il faut que j'aille voir la lune pour voir si la charrette est complète (paréidolie à la surface de la lune) *(Kareis)*

**KOMPLETAMANT** [kɔ̃mplɛ'tɑ̃mən] : ad. ; Complètement (cf. **NET** ; **TOUD**)

**Ya, med me n'on ket kapat da lared doc'h 'vel gaosev ar re-he, pugur me meus ket desket an aksant kompletamant 'vel a gaosev-hènt** : Oui, mais je ne peux pas vous dire comment ils parlent, puisque je n'ai pas appris complètement l'accent comme eux le parlent *(Kolloreg)*

**KOMPLIKED** [kɔ̃m'plikəd-t] : ad. ; Compliqué (-e)

**Kompliked 'walc'h é** : C'est assez compliqué *(Skrigneg)* ; **Ehe ! Kompliked é hañ !** : Ehe ! C'est compliqué hein ! *(Skrigneg)* ; **Ya-ya, kompliked ar jeu, ya** : Oui-oui, c'était compliqué, oui *(Berrien)* ; **Med, mad é hardi ! Ha n'é ket kompliked d'o(be)r, ya** : Mais c'est super bon ! Et ce n'est pas compliqué à faire, non *(Skrigneg)*

**KOMPORTAMANT** [kɔ̃mpɔr'tɑ̃mən] : [***komportamant*** 1847] n.m. (pl. **komportamañchou** [kɔ̃mpɔrtɑ̃'mɑ̃ʃu]) ; Comportement

**Gis da gomportamant !** : Comme ton comportement ! *(Poullaouen)*

**KOMPORTIÑ** [kɔ̃m'pɔrti] : [***koumporti*** 1732] vb. ; Comporter

- **En-om gomportiñ** : Se comporter ; **Sete pé 'h ee an dud ar mod-se da verc'heta vijent ressevet hag a vije ar re-gozh a ree intañsïon deuh e gomportamant ha da wel pe-naos a 'n-om gomportet deus taol, an dra-he oa important !** : Donc lorsque les gens allaient ainsi draguer, ils étaient reçus et les vieux faisaient attention à son comportement, de voir comment vous vous comportiez à table, c'était important *(Skrigneg)*

**KOMPOST** ['kɔ̃m,pɔst] : n.m. (pl. **-ou** [kɔ̃m'pɔstu]) ; Compost

**Me chet ma re ba'h ar broust ahe his-se ha lakeon ket 'nê ba ma c'hompost** : Moi je jette les miennes dans la petite forêt là comme ça, je ne les mets pas dans mon compost *(Skrigneg)*

**KOMPREN / KOMPRENED** ['kɔ̃mprən] ['kɔ̃.prən] [kɔ̃m'prɛ̃:n(əd-t)] : [***compren*** 1732] vb. ; Comprendre / Concevoir (cf. **INTENTAÑ**)

**An dra-he gomprenon ket...** : Je ne comprends pas ça... *(Skrigneg)* ; **Ya, kompren a-walc'h a rañw** : Oui, je comprends bien *(Skrigneg)* ; **Komprened ret (a)nèoñ gis-se ?** : Vous le comprenez comme ça ? *(Speied)* ; **An dra-he é an-heñi é daw kompren** : C'est ça qu'il faut comprendre *(Lannedern)* ; **Daw é gwel(ed) 'benn kompren** : Il faut voir pour comprendre *(Lokarn)* ; **Me n'oun ket kap da gompren** : Je n'arrive pas à comprendre *(Skrigneg)* ; **Hezh é aes kompren 'naoñ heñ !** : Il est facile à comprendre hein ! *(Skrigneg)* ; **Me gomprenen mann e-bed deuh ar pezh a lare ar re-he** : Je ne comprenais rien du tout à ce qu'ils disaient *(Plouïe)* ; **Dec'h da gompren mad petra zo kaos é ru ar barrous-mañ** : Pour que vous compreniez bien la raison pour laquelle cette paroisse est rouge *(Skrigneg)* ; **Ne gomprenon ket (a)taw ar brezhoneg vé gate** : Je ne comprends pas toujours le breton qu'ils emploient *(Berrien)* ; **Komprenet vé un dra mennaket med pass kalz** : On comprend un peu mais pas beaucoup *(Berrien)* ; **Me(d) pet(r)a gont an dra-(ho)nt d'ar re-yowank 'ta ! N'eint ket kap da gomprened 'nê** : Mais à quoi bon parler de ça aux jeunes tiens ! Ils ne peuvent pas comprendre *(Speied)* ; **Ya, te feus komprenet dizhtu** : Oui, tu as compris de suite *(Plourac'h)* ; **Gomprenon ket tamm brezhoneg gate** : Je ne comprends pas leur breton *(Berrien)* ; **Oh ! (E)mon ket da gompren ba'h ma zud !** : Oh ! Je n'arrive pas à comprendre mes parents ! *(Skrigneg)* ; **Nin na komprenet hoñ c'hoarïou hoñ-hun ba hoñ benn, beb-sort !** : Ni avions conçu nos jeux nous même dans nos têtes, toute sorte ! *(Plonee)* ; **Me meus ket gallet gwech e-bed kompren da be-rag e vise gwraet « an drerwiou-lann » deus an dra-he** : Je n'ai jamais pu comprendre pourquoi on appelait ça « ***an drerwiou-lann*** » *(Plouïe)* ; **Un tammig bihen heñi Gwened ahe 'n-heñi é dïaes kompren, med ar mod-all toud ar brezhoneg so moien da gompren !** : C'est un petit peu celui de Vannes qui est difficile à comprendre, mais sinon on peut comprendre tout le breton ! *(Kolloreg)* ; **Pugur serten traou gomprenen ket** : Puisque je ne comprenais pas certaines choses *(Skrigneg)* ; **Kar me oa bihen c'hoazh ha' gomprenen ket kalz** : Car j'étais encore petite et ne je ne comprenais pas beaucoup *(Karnod)* ; **Ha goude-se n'ee ket war beg an duchenn kin ! Komprenet na mad !** : Et ensuite il n'allait plus au sommet de la butte ! Il avait bien compris ! *(An Uhelgoat)* ; **Me gaosee d'an dud toud, med e-se gaoseen galleg, blam se oa laret oan un anglesenn, pegur vijen ket komprenet** : Je parlais à tout le monde, mais donc je parlais français, c'est pourquoi on disait que j'étais une Anglaise, puisque on ne me comprenait pas *(Berrien)* ; **Kompren a rañw petra lares** : Je comprends ce que tu (veux) dire *(Skrigneg)* ; **Neuhe mamp komprenet la oa an tan ba'r bern plous** : Alors nous comprîmes que le feu avait pris dans le tas de paille *(Plouïe)* ; **Ke bet oa bet ur Leonad boutower ba du-mañ un de ha gomprenen (a)naoñ** : Car il y a déjà eu un sabotier léonard chez moi un jour et je le comprenais *(Lannedern)* ; **Ar gwellañ da ve komprenet gate paotr** : Le mieux pour qu'ils le comprennent mon gars *(Plouïe)* ; **Toud an traou zo braw da gompren pa ouïes (a)nê** : Tout est facile à comprendre lorsqu'on sait *(Plourac'h)* ; **Mamm oa re nervus, re vounnus 'h ee, gomprenen sort e-bed gati** : Maman était trop nerveuse, il allait trop vite, je ne comprenais rien *(Skrigneg)* ; **Beñ n'é ket ha kompren a res kwa hañ** : Ben non et tu comprends quoi hein *(Skrigneg)* ; **Oh beñ nann ! Daon nann ! Gomprenes ket (a)nê se !** : Oh ben non ! Non alors ! Tu ne les comprends pas ! *(Skrigneg)* ; **Eh beñ yeo ! Barzh po gallet kompren pezh (e)moc'h klass kompren, (a-)benn neu'n vin d'ar vered !** : Eh ben si ! Avant que tu n'aies pu comprendre ce que tu cherches à comprendre, pour alors je serai au cimetière *(Kleden)* ; **Barzh ur langach na gomprenen ket** : Dans une langue que je ne comprenais pas *(An Uhelgoat)* ; **Te gompren un dra mennañket ba'h ar pezh omp é selled ahe ?!** : Tu comprends quelque chose à ce que nous regardons là ?! *(Skrigneg)* ; **Me 'ha ! Meus komprenet mad ahan(ou)t ! Te 'ha ! Zo un dèn hag a gaose mad !** : Moi ma foi ! Je t'ai compris ! Toi ma foi ! Tu es une personne qui parle bien *(Skrigneg)* ; **Me 'ha meus komprenet toud ar pezh a læres ! – Ah ya ?! Te heus komprenet pezh a meus laret dec'h ahe toud ?!** : J'ai, ma foi, tout compris ce que tu dis ! – Ah oui ?! Tu as compris tout ce que je vous ai dit là ?! *(Skrigneg)* ; **Hag an hi(ni) a vé 'chilou, heñ a gompren vall alïes ha goude vé ket gwir pezh a lar ! Drougintentet neus** : Celui qui écoute, il comprend souvent mal et après ce qu'il dit n'est pas vrai ! Il a mal entendu *(Skrigneg)* ; **Med dram se gomprenon ket mad walc'h pe-sort mod, meus ket bet heuilhet libr walc'h**

**pe-naos oa kont ga'r re-he** : Mais c'est pour ça que je ne comprends pas bien de quelle manière, je n'ai pas franchement suivi ce qu'il en était avec ceux-là *(Plouïe)*

- **Dond da gompren** : Réussir à comprendre ; **Ah ! Tamm-ha-tamm, (me)mes-tra, teuen da gompren ha da ziskiñ** : Ah ! Petit à petit j'arrivais quand-même à comprendre et à apprendre *(Berrien)*
- **En-om gompren** : Se comprendre ; **'N-im gomprenomp ket** : Nous ne nous comprenons pas *(Berrien)* ; **'N-om gompren ree an dud ! Eh ! Pa vé bet klêet meur a wich memes komz, vorz pegen ginoweg vent teuent da gompren memes-tra !** : Les gens se comprenaient ! Eh ! Lorsqu'on entend maintes fois le même mot, peu importe à quel point ils sont bêtes qu'ils en viendront quand-même à comprendre ! *(Skrigneg)*
- **Kompren a-dreus** : Comprendre de travers ; **Komprenet meus a-dreus** : J'ai compris de travers *(Skrigneg)*
- **Kompren (da / deus) ar gomz** : Comprendre par la parole (pour un animal) ; **Ah, med an dra-he oa un tamm mat ma pa ur jô hag a gomprene (aha)nah da 'r gomz** : Ah, mais ça c'était pas mal si tu avais une monture qui vous comprenait par la parole *(Speied)*
- **Kompren un distèr** : Comprendre quelques bribes ; **Kompren a ra un distèr** : Elle comprend quelques bribes *(Lannedern)*
- **Peus ket bet komprenet ba'n dra-nt (ahanoh) ?!** : Tu y as déjà compris quelque chose toi ?! ; **Med ar Barisianed vent keme(d) fougeal 'nê ! Peus ket bet kompren(et) ba'n dra-nt (aha)noh ?! Fi 'ha ! Ar re aneoun papred...** : Mais les Parisiens ne font que se vanter ! Tu y as déjà compris quelque chose toi ? Ma foi ! Ceux que je connais en tout cas... *(Speied)*
- **Reiñ da gompren** : Laisser entendre ; **Ya, med heñ neus an aer da veañ digourdïoc'h 'vid ar re-all, né ket c'hoant da reiñ da gompren, just a-walc'h, lar né ket komprenet !** : Oui, mais il n'a pas l'air d'être plus dégourdi que les autres, il ne veut justement pas laisser entendre qu'il n'a pas compris ! *(Skrigneg)*
- **Se zo komprenet** : C'est compréhensible ; **Ar c'han n'é ket memes-mod kin ! Med se zo komprenet mougour an dud alïes reegn keme(d) rus(al) o zreid** : Le chant n'est plus pareil ! Mais c'est compréhensible puisque souvent les gens ne font que traîner leurs pieds *(Plourac'h)*

**KOMPRENESON** [kɔ̃mpre'ne:zən] : [***comprenezon*** 1880] n.f. ; Compréhension

**Peus ket kompreneson !** : Tu n'as aucune compréhension ! *(Poullaouen)*

**KOMUNÏAÑ** [komy'nijə] : [***communiaff*** 1499] vb. ; Communier (recevoir la sainte Eucharistie)

**Erro é poent da zond da gowess ha da gomunïañ** : Il est temps de venir se confesser et communier *(Lokmarïa)* ; **Ha c'hwi so deuet memes-tra da gomunïañ ? Aet da gomunïañ (me)mes-tra, pugur veh ket bep sul** : Vous êtes quand-même venus communier ? Allez quand-même communier, puisque vous n'êtes pas chaque dimanche *(Kolloreg)* ; **Gwich-all 'n hi(ni) vije divorzet na ket (a) zroed d(a) zond ba'h an ilis ! Ha bremañ 'ha ! Toud a'h a da gomunïañ ha d'ob(e)r toud** : Autrefois celui qui était divorcé n'avait pas le droit de rentrer dans une église ! Et de nos jours ma foi ! Tous vont communier et tout faire *(Skrigneg)*

**KOMUNÏON** [komy'nijən] : [***communion*** XVI[e]] n.f. (pl. **-iou** [komy'njɔ̃:nu]) ; Communion (religieux)

**Neuhe vij(e) plijadur, neuhe vije ar baotred, 'h eent d'an ilis d'o(be)r an dra-he tri devezh (a-)raog ar c'homunionou** : Alors il y avait du plaisir, alors il y avait les garçons, ils allaient à l'église faire ça trois jours avant les communions *(Skrigneg)* ; **Ya 'ha, un tamm (e)vid ar gomunïon, med oh ! Disket vije demp tammou traou-all blam demp da ve kontant (o) hond** : Oui ma foi, un peu pour la communion, mais oh ! On nous apprenait d'autres choses afin que nous soyons d'accord d'aller *(Skrigneg)*

**KOMZ** [kɔ̃mz-s] ['kɔ̃m(ə)z-s] : [***comps*** 1499] n.f. (pl. **komjou** ['kɔ̃mʒu]) ; Mot / Parole

**Amañ oa ur gomz evid lared** : Ici on avait un mot pour dire *(Plouïe)* ; **Ya-ya, ar gomz so memes-heñi** : Oui-oui, le mot est identique *(Speied)* ; **Klask ar gomz 'ta da wel(e)d in galleg !** : Cherche donc le mot pour voir en français ! *(Skrigneg)* ; **Med ba Poullaouen oa ur gomz-all c'hoazh (e)vi(d) re Blouïe** : Mais à Poullaouen il y avait encore un autre mot pour ceux de Plouyé *(Plouïe)* ; **Me oa c'hwec'h la 'benn oan aet d'ar skol ha ouïen ket ur gomz galleg !** : J'avais six ans quand je suis allée à l'école, je ne savais pas un mot de français ! *(Poullaouen)* ; **Ha na ket bet laret komz e-bed neuhe, na goullet pris na mann e-bed** : Et il ne prononça donc aucun mot, ni ne demanda le prix ni rien du tout *(An Uhelgoat)* ; **Komz Plouïe oa gleet din-me kaoud** : Je devais trouver un mot de Plouyé *(Plouïe)* ; **Goûd a ran lar oa ur gomz simpl da lared an dra-he** : Je sais qu'il existait un mot simple pour dire ça *(Plouïe)* ; **An dra-he zo ur gomz deformet** : C'est un mot déformé *(Plouïe)* ; **Ur gomz kaled** : Une parole rude *(Poullaouen)* ; **Beb bro na hi gomz da... Ma 'h eet da Hourin ah(e), oa ket meh-mod 'vel pé 'h eeh da Skrigneg** : Chaque coin avait son mot pour... Si vous alliez là à Gourin, ce n'était pas pareil que lorsque vous alliez à Scrignac *(Kareis)* ; **Hemañ zo ginou-dru (a)blam n'é ket kapat da respont (e)vel so gleet d'ar gomjou a vé kaoseet gantoñ hag un tamm bihen, kalz memes, fougeer** : C'est un vantard, car il n'est pas capable de répondre comme il faut aux paroles qu'on lui dit et qu'il est un petit peu, voire beaucoup, vantard *(Lokmarïa)* ; **Sertenamant gride ket ur gompes deus ar pezh ar re-s(e) oa lar(e)d (a-)ziwa(r)-benn an Dieoul** : Il ne devait certainement pas croire un mot de ce qu'ils disaient en ce qui concerne le Diable *(Kleden)* ; **Sañset an hini nije ur gomz brezhoneg ba'h e leusson eh beñ vije tennet poeñchou digantoñ** : Celui qui avait un mot de breton dans sa leçon eh ben on était censé lui enlever des points *(Berrien)* ; **Bremañ 'h añw da gomz dit deus ur lewr meus lennet ahe (e)vi(d) ar su(zhu)n** : Maintenant je vais te parler d'un livre que j'ai lu là cette semaine *(Skrigneg)* ; **Me(d) ur gomz na laret din ha' na ket gwraet plijadur din** : Mais il me dit un mot qui ne me fit pas plaisir *(Kallag)* ; **Ha daw daoñ klask i gomjou** : Et il doit chercher ses mots *(Skrigneg)* ; **Teue ket 'vel zo gleet i gomjou gantoñ** : Ses mots ne lui venaient pas comme il fallait *(Skrigneg)* ; **Komjou divusul** : Des paroles démesurées *(Poullaouen)* ; **Neubeud komjou kuit da saosañ** : Quelques mots afin d'éviter de zozoter *(Poullaouen)* ; **Ahe ur gomz hañ !** : Voilà un mot hein ! *(Plonee)* ; **Amañ welon ur gomz war da lewr hag a lar un dra mennaket din :**

**Karantez** : Je vois ici sur ton livre un mot qui me dit quelque chose : Amour *(Skrigneg)* ; **Go(r)tos 'ta ! Red a vefe din hadklêd ar gomz-se** : Attends donc ! Il me faudrait réentendre ce mot-là *(Skrigneg)* ; **Te Marianna ! Te zo ur basèt ! Te n'ouzes ket komz galleg (e-)bed !** : Toi Marianne ! Tu es une ignorante ! Tu ne sais pas un mot de français ! *(Skrigneg)* ; **Lar(e)t vé 'è, med me meus ket bet implij(et) ar gomz-houzh gwal-alïes (aha)naon, ba'n tu-m(añ) gleeh ket 'n dra-(ho)nt** : On dit aussi, mais je n'ai pas utilisé ce mot bien souvent, de ce côté-ci vous n'entendrez pas ça *(Speied)*

- **Be tapet ba e gomz** : Être pris en défaut (concernant quelque chose de dit) ; **Na ket c'hoant da veañ tapet ba'h i gomz !** : Il ne voulait pas être pris en défaut *(Skrigneg)*
- **Chilow deus ar gomz** : Obéir à la parole (animal) ; **Daw oa kaoud forz nerzh (e)vid o(be)r ha kaoud keseg reizh ha trankil ha' chilow ar gomz** : Il fallait avoir beaucoup de force pour faire et avoir des chevaux dociles et tranquilles qui obéissent à la parole *(Plouïe)*
- **Kompren (da / deus) ar gomz** : Comprendre par la parole (pour un animal) ; **Ah, med an dra-he oa un tamm mat ma pa ur jô hag a gomprene (aha)nah da 'r gomz** : Ah, mais ça c'était pas mal si tu avais une monture qui vous comprenait par la parole *(Speied)*
- **Tà ket ar gomz ba mé beg** : Je ne retrouve pas le mot (m-à-m. vient pas le mot dans mon bec) ; **Pass, laron doc'h, 'tà ket ar gomz ba mé beg brem(añ), petra vis(e) lar(e)t d'anèoñ** : Non, je vous dis, maintenant je ne retrouve pas le mot, ce qu'on en disait *(Sant-Wazheg)*
- **Troc'hañ komjou** : Lancer des paroles ; **Un tamm batouilher, un' ha' droc'h 'nê 'dreus alïes** : Une espèce de bavasseur, quelqu'un qui les lancent souvent (ses paroles) à tort et à travers *(Laz)*

**KOMZ** [kɔ̃mz-s] : [***comps*** 1499] vb. ; Parler

**O komz deus ar vamm-gozh oamp** : Nous parlions de la grand-mère *(Plouïe)* ; **Amañ vêmp ket gouest da gomz an eil d'egile** : Ici on ne pouvait même pas se parler *(Plouïe)* ; **Mé samm mamm-gozh ouïe ket komz pos galleg** : Ma p'tite grand-mère ne savait pas parler un mot de français *(Sant-Wazheg)* ; **N'eus ket kalz tud da gomz brezhoneg kin** : Il n'y a plus grand monde pour parler breton *(Plouïe)* ; **Ma mamm gomze kalz deus an dra-he, med veen ket chilow (a)nèi** : Ma mère parlait beaucoup de ça, mais (souvent) je ne l'écoutais pas *(Plouïe)* ; **Med 'benn delc'hen joñj 'è deus da vrezhoneg é red dit komz** : Mais aussi pour te rappeler de ton breton, il te faut parler *(Skrigneg)*

**KOMZENNOU / KOMJENNOU** [kɔ̃m'zɛnu] [kɔ̃m'ʒɛnu] : [***compsennou*** 1732] n.pl. ; Mots (vocables)

**Med te oar kalz deuh ar c'homjennou-se sur a-walc'h !** : Mais toi tu connais beaucoup de ces mots-là très certainement ! *(Skrigneg)* ; **Bremañ vé ket implijet kalz a gomzennou brezhoneg kin** : De nos jours on n'emploie plus beaucoup de mots bretons *(Plouïe)* ; **Komzennou oa da lared ga'r re-he** : Il y avait des mots à dire par rapport à ceux-là *(Plouïe)* ; **Weles ket, an dra-he zo komzennou ha vent ket implijet kin** : Tu ne vois pas, ce sont des mots qui ne sont plus utilisés *(Plouïe)* ; **An dra-he ra kalz a gomjennou deja 'vid neubeud a dra !** : Ça fait déjà beaucoup de mots pour pas grand-chose ! *(Skrigneg)* ; **Hemañ 'n-om okup deus re-yowank hag a gaose brezhoneg, sete na kalz a gomjennou da houll digantoñ** : Il s'occupe de jeunes qui parlent breton, il avait donc beaucoup de vocables à lui demander *(Skrigneg)* ; **Deuh an eil komz d'hiben vé ka(v)et ur gomz-all ha hete ar mod-se 'n-hin(i) teu ar c'homjennou !** : D'un mot à l'autre on trouve un autre mot et c'est ainsi que les vocables apparaissent ! *(Skrigneg)* ; **Med ar c'homzennou brezhoneg vïent ket laret 'nê-gn** : Mais on ne disait pas les mots bretons *(Sant-Wazheg)* ; **Ya, 'vel lær(e)s, beñ be zo kalz a gomjennou hag a vé pass lar(e)t meh-mod barzh kement parros so toud !** : Oui, comme tu dis, ben il y a beaucoup de mots qui ne sont pas dits à l'identique dans chaque commune qui existe ! *(Skrigneg)*

**KOÑ** [kɔ̃.] : ad. ; Con

**N'eus mestr (e-)bed kin, n'eus ket labour kin, an dra-he zo koñ !** : Il n'y a plus de patron, il n'y a plus de travail, c'est con ! *(Lannedern)*

**KOÑCHENN** ['kɔ̃ʃən] : [***conchenn*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [kɔ̃'ʃɛnu]) ; Conte / Histoire

**Keit e vi krog kontañ koñchennou dèoñ, me 'h ay dre-dreñw damaït ha me dapo ur banerad-sivi** : Tandis que tu commenceras à lui raconter des histoires, tout à l'heure j'irai par-derrière et je choperai un panier de fraises *(Ar Fouilhez)*

**KONDAONIÑ** [kɔ̃n'dɑ̃wni] : [***condauni*** 1659] vb. ; Condamner

**Kondaoniñ nes rêson** : Condamner sans raison *(An Uhelgoat)* ; **Oa ket kondaonet ar plac'h** : La fille n'était pas condamnée *(Plouïe)* ; **Med bopred oè kondaonet ar plac'h yowank-mañ da pemp pla warn-ugent ba'r galïou** : Mais malgré tout cette jeune femme fut condamnée aux galères pour vingt-cinq ans *(Kergrist-Moelou)* ; **Oamp kondaon(e)t da vevo memes-tra pe da essañ o(be)r ba'h ar vro powr !** : Nous étions quand-même condamnés à vivre ou d'essayer dans le coin pauvre *(Sant-Nigouden)*

- **Kondaoniñ d'ar marw** : Condamner à mort ; **Kondaonet oa bet d'ar marw** : Il fut condamné à mort *(An Uhelgoat)* ; **Me zo kondaon' d'ar marw ha c'hwi vo gwraet 'e** : Je suis condamné à mort et tu le seras aussi *(Plonee)*

**KONDISSÏON** [kɔ̃ndi'sijən] : [***condicion*** 1499] n.f. (pl. **kondissionou** [kɔ̃ndi'sjɔ̃:nu]) ; Condition

✗ *m. comp.* : ***a-gondissïon***

**Pé weler tud barzh pe-sort kondissionou renkont 'h o(be)r o labour** : Quand on voit dans quelles conditions des gens doivent faire leur travail *(Lannedern)*

**KONDUKTER** [kɔ̃n'dyktər] : [***conductor*** 1633] n.m. (pl. **-ien** [kɔ̃ndyk'tɛrjən]) ; Conducteur

**Tôenn (e-)bed us d'ar c'hondukter** : Pas de toit au-dessus du conducteur *(An Uhelgoat)*

**KONDÜIÑ** [kɔ̃n'dy-i] : [***conduyff*** 1499] vb. ; Conduire

**Kondüiñ a ra papred an ambulañs ?** : Conduit-il toujours l'ambulance ? *(Plouïe)* ; **Me zo bet pell (é) tiskiñ ha kondüiñ** : Moi j'ai mis du temps à apprendre et conduire *(Plouïe)* ; **Ha goulskoude me ouïe kondüiñ** : Et je savais pourtant conduire *(Plouïe)* ; **Med te oar kondüiñ !** : Mais toi tu sais conduire ! *(Plouïe)* ; **Matrehe nise konduet mad med oain ket trankil** : Elle aurait peut-être bien conduit, mais je n'étais pas rassurée *(Plouïe)* ; **An dra-he so dañjur(u)s ! Ma ! N'on ket re sur da gondüiñ** : Ça c'est dangereux ! Eh bien ! Je ne suis pas trop sûr pour conduire *(Skrigneg)* ; **Oh ! Mad é ! Oh ! Un(an) feus dé gondüiñ (a)han(ou)ss d'ar gêr ha neu'n me n'on ket sañset dé veviñ (a)han(ou)ss !** : Oh ! C'est bon ! Oh ! Tu en as un pour te conduire à la maison et alors je ne suis pas censé t'offrir le vivre et le couvert ! *(Ponvel)* ; **Me 'h ee ga ma oto heb permi ! An dra-he vich(e) ket goullet ! Me gondüe an oto da bemzeg la heb permi e-bed na mann e-bed** : J'allais en voiture sans permis ! On ne demandait pas ça ! Je conduisais ma voiture à quinze ans sans aucun permis ni rien du tout *(Skrigneg)*

- **Lakad *ub.* da gondüiñ** : Faire conduire *qqn.* ; **Hag ar pezh a ma gwraet é lak anaoñ da gondüiñ !** : Et ce que j'ai fait, c'est de le faire conduire ! *(Skrigneg)*

**KONERI** [kɔ'neːri] [kɔn'ri] : [***koniri*** 1992] n.m. (pl. **kon(e)rïou** [kɔn(e)'riju]) ; Connerie

**A-wechou zigouev kon'rïou mo(d)-se heñ !** : Il arrive parfois des conneries comme ça hein ! *(Brennilis)* ; **Pé oan komañset 'h o(be)r kon'rïou gis-se** : Lorsque j'ai commencé à faire des conneries comme ça *(Karnod)* ; **Ha mod-ell vise diharzhet 'è, oy 'hat ! Passêt amzer d'o(be)r kon'rïou hañ...** : Et sinon on défrichait les talus également, oh tiens ! Du temps passé à faire des conneries hein... *(Kergloff)* ; **Pé vis(e) tenn(et) an aval(d)ouar, gwech-all vis(e) kemed konerïou ar mod-se vïe** : Lorsqu'on arrachait les pommes de terre, autrefois il n'y avait que des conneries comme ça *(Speied)*

**KOÑFÏAÑS** [kɔ̃'fijəz-s] : [***koñfiañs*** 1992] n.m. ; Confiance

**Hezh zo un dèn diflip ha heus ket kalz koñfïañs barzh** : C'est une personne fuyante en qui tu n'as pas confiance *(Plouïe)* ; **Nann ! D'ar mar(e)-se oa ket kont ! Neuhe é an otrou 'n-hi(ni) a breste d'an hi(ni) na koñfïañs !** : Non ! On n'en parlait pas à cette époque-là (banquiers) ! C'était alors le riche propriétaire qui prêtait à celui en qui il avait confiance ! *(Skrigneg)*

- **Ober koñfïañs deus** : Faire confiance à ; **Ni zo ginoweg, ni a ra koñfïañs deus an dud !** : Nous sommes naïves, nous faisons confiance aux gens ! *(Skrigneg)*

**KOÑFITUR** [kɔ̃'fitər] : [***confitur*** XVI[e]] n.m. (pl. **-iou** [kɔ̃fi'tyrju]) ; (de la) Confiture

**Un tamm koñfitur vo laket warnoñ ?** : Vous mettrez un peu de confiture dessus ? *(Skrigneg)* ; **Me n'é ket ma c'hentañ koñfitur é !** : Ce n'est pas ma confiture préférée *(Skrigneg)* ; **Med ar pezh so mad ahat é ar c'hoñfitur !** : Mais ce qui est bon tiens, c'est la confiture ! *(Skrigneg)* ; **Ah ya ! Koñfitur rubarb a meus gwraet 'tre diw wech deja** : Ah oui ! J'ai déjà fait de la confiture de rhubarbe deux fois *(Skrigneg)* ; **Vé ket troc'het wechou ha laket koñfitur pe 'n traou ba'r c'hreis ? Nann ? N'é ket hezh ?** : On ne le coupe pas parfois pour y mettre de la confiture ou autres au milieu ? Non ? Ce n'est pas celui-ci ? *(Plouïe)* ; **Ba'h ar gwe vije toud an avalou put ha toud ar reñ-he vije destumet toud ha poahet toud d'o(be)r koñfitur d(a) laka(d) war ar bar(a) !** : Dans les arbres toutes les pommes étaient âcres et elles étaient toutes ramassées et cuites pour faire de la confiture pour mettre sur le pain ! *(Skrigneg)* ; **Ha pé vé kestïon neuhè deuh ar c'hafe vé rôet kafe, bara, krampouzh, amann ha koñfitur, gwin... Añfeñ ur verenn mad hañ** : Et lorsqu'il est donc question du café (goûter) on donne du café, du pain, des crêpes, du beurre et de la confiture, du vin... Enfin un bon goûter hein *(Plouïe)* ; **Hègn teue hag me môa lakeet 'r podad-koñfitur ga ur bann(e)-dour ha' bassee ur wech tre var(e) ha hègn 'n-im veuñfe ba'n dour** : Ils venaient et j'avais mis un pot de confiture avec un verre d'eau et je passais une fois le temps, ils se noyaient dans l'eau *(Laz)*

**KOÑFORMASSÏON** [kɔ̃fɔrma'sijən] : n.f. ; Conformation

**An dra-s(e) zepande deus ar goñformassïon ha deus ar c'horv, deus an eskorn** : Ça dépendait de la conformation et du corps, de l'ossature *(Kareis)*

**KOÑJE / KOÑJER** ['kɔ̃ːʒe] ['kɔ̃ːʒər] ['kɔ̃jʒər] ['kɔ̃(j)ʒe] : [***conge*** 1499] n.f. & n.m. (pl. **koñjïou** [kɔ̃j'ʒi.u]) ; Congé / Permission / Service militaire

**Oh ! Ma goñjer** ['gɔ̃jʒər] **! Ma gontefen dec'h toud...** : Oh ! Mon service militaire ! Si je vous racontais tout... *(Plouïe)* ; **D'ar mar(e)-se vije hir ar c'hoñjïou** : À cette époque les services militaires étaient longs *(Skrigneg)* ; **Pa oa aet d'o(be)r i goñje, oa laket da denniñ-dent** : Lorsqu'il partit faire son service, on lui avait fait arracher des dents *(Skrigneg)* ; **Med memes-tra ma delc'het da son ga hezh ken oan aet d'o(be)r ma goñje** ['gɔ̃ːʒe] : Mais j'ai quand-même continué de sonner avec jusqu'à ce que je fasse mon service *(Skrigneg)* ; **Gan(et) e Kalaner, (a)boe meus ket kuitê(t) Kalaner (ne)med pad ma goñje** ['gɔ̃ʒe] : Né à Calanhel, depuis je n'ai pas quitté Calanhel sauf pendant mon service militaire *(Kalaner)* ; **Ah beñ, pé oan deut deus ma goñje** : Ah ben, lorsque j'étais revenu de mon service *(Kalaner)* ; **Gou(de)-se oa e goñje d'o(be)r gantoñ c'hoazh** : Ensuite il avait encore son service militaire à faire *(Skrigneg)* ; **Pe-naos a rin-me bremañ pa 'h ey ma mab d'o(be)r i goñje** ['gɔ̃jʒe] **?** : Comment ferai-je quand mon fils partira faire son service ? *(Skrigneg)* ; **Echu ma ma goñjer 'benn oan aet war ma gont** : J'avais fini mon service avant d'aller à mon compte *(Lokarn)* ; **Ah daon 'ha ! Frañsou-Mari, te zo digoueet, te oa 'h o(be)r da goñje** : Ah diantre ! François-Marie, tu es arrivé, tu faisais ton service *(Skrigneg)* ; **Oa aet d'o(be)r i**

**goñje ha ouïe komz galleg e-bed p(a) oa aet, 'vel kalz 'è** : Il était parti faire son service et ne savait pas un mot de français lorsqu'il partit, comme beaucoup aussi *(Skrigneg)*

- **Bla-goñje** : Année de service militaire ; **Sè ahe neus gwraet dow vla-goñje, 'raog mond d'(a)n Amerik** : Tiens là il avait fait deux ans de service militaire, avant d'aller en Amérique *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Roiñ e goñje da *ub.* d'ober *udb.*** : Donner la permission à *qqn.* de faire *qqchose* ; **Ràe-hi ket e goñje daoñ d'hond da wel an eskob** : Elle ne lui donnait pas la permission d'aller voir l'évêque *(Plonee)*

**KOÑJELATEUR** [kɔ̃ʒe'latər] : n.m. (pl. **-iou** [kɔ̃ʒela'tœrju] **-ien** [kɔ̃ʒela'tœrjən]) ; Congélateur

**Beñ gwich-all vije lahet ar pi-moc'h ur wich ar bla pugur oa ket koñjelateuriou** : Ben autrefois on tuait le cochon une fois l'an puisqu'il n'y avait pas de congélateurs *(Skrigneg)* ; **Ar re-he oa gwer-gwer hañ ! Ar re-he ma'hat oa tond deuh ar c'hoñjelateur, 'houzoh walc'h** : Ils étaient bien verts hein ! Ils sortaient sûrement du congélateur, vous savez bien *(Skrigneg)* ; **Ha vis(e) tap(et), lak(et) un neubeud tammou ba'r c'hoñjelateur, un neubeud tammou ba'n hor'n** : Et on prenait et mettait quelques bouts dans le congélateur, et quelques bouts dans le sel *(Kleden)* ; **Ha goud(e)-se oa deut ar c'hoñjelateurien, seto goud(e)-se oa ket emm pelestr kin** : Et ensuite les congélateurs sont apparus, ainsi donc on n'avait plus besoin de saloir *(Kleden)* ; **'Benn-neu'n oa ket traou 'vel zo brem(añ) è ! Koñjelateurien ! 'Vel an elektrissite n'é ket deut amañ gi-m(añ) 'hann da *61* 'nèoñ 'e !** : Pour-lors il n'y avait pas tout ce qu'il y a maintenant ! Des congélateurs ! Comme l'électricité qui n'est pas non-plus arrivée ici avant 1961 *(Speied)*

**KONKOUR** ['kɔ̃ŋkur] : [***konkour*** 1992] n.m. (pl. **-iou** [kɔ̃ŋ'kurju]) ; Concours

- **Keseg-konkour** : Chevaux de concours ; **Lak an dibr war ar c'heseg-konkour** : La selle mise sur les chevaux de concours *(Plonee)*

**KONKURAÑS / KONKUROÑS** [kɔ̃ŋky'rɑ̃.s] [kɔ̃ŋky'rɔ̃s] : [***konkurañs*** 1992] n.m. ; (de la) Concurrence

**Me meus ur verc'h hag a zo 'h o(be)r konkurañs dit** : J'ai une fille qui te fait concurrence *(Skrigneg)* ; **As(e) vïe béc'h klask tap ar c'hlïant, ba'r mar(e)-te vij(e) konkuroñs !** : Il y avait là du conflit pour avoir le client, à cette époque il y avait de la concurrence ! *(Karnod)* ; **Dizhtu na dihanet da jerriñ laezh ! D'ar mar(e)-te oa ur bern usunou hañ ! Konkurañs !** : Il a tout de suite arrêté de collecter du lait ! À cette époque il y avait un tas d'usines hein ! De la concurrence ! *(Plourac'h)*

**KOÑSAILH / KOÑSEILH** ['kɔ̃sa(ʎ/j)] ['kɔ̃sɛ(ʎ/j)] : [***consaill*** 1623] n.m. (pl. **-ou** [kɔ̃'sa(ʎ/j)u]) ; Conseil

**Un nosvezh oa bet un tamm koñsailh ba'n ti** : Une nuit il y eut une sorte de conseil dans la maison *(An Uhelgoat)*

- **Koñseilh jeneral** : Conseil général ; **Ha gad an dra-he neuhe memp ket komañset da-neuhe da 'n-om zibrouilhiñ ha da gaoud subvañsionou deuh ar c'hoñseilh jeneral, deuh an tu-m(añ) ha deuh an tu-(ho)nt !** : Et dès-lors avec ça nous avons commencé à nous débrouiller et à obtenir des subventions du conseil général, d'ici et de là ! *(Skrigneg)*

**KOÑSAILHER** [kɔ̃'saʎɛr] : [***counsailler*** 1623] n.m. (pl. **-ien** [kɔ̃saʎ'ɛ̀rjɛn]) ; Conseiller

**Ur yontr din zo bet koñsailher ha adjun barzh Kalaner** : Un oncle à moi a été conseiller et adjoint à Calanhel *(Kalaner)*

- **Koñsailher an Ilis** : Conseiller d'Église ; **Be oa koñsailher an Ilis** : Il était conseiller d'Église *(Kolloreg)*
- **Koñsailher ar barres** : Conseiller paroissial ; **Be oa koñsailher ar barres** : Il était conseiller paroissial *(Kolloreg)*
- **Koñsailher ar mêri** : Conseiller municipal ; **Be oa koñsailher ar mêri** : Il était conseiller municipal *(Kolloreg)*

**KOÑSÈR** [kɔ̃sɛr] : n.m. (pl. **-iou** [kɔ̃'sɛrju]) ; Concert

**Hag me oa bet ba ur c'hoñsèr ba'r C'hastell-Neve** : Et j'étais allée à un concert à Châteauneuf *(Sant-Wazheg)*

**KOÑSERV** [kɔ̃'sɛrv] : ad. ; Conserve

- **Bouest-koñserv** : Boîte de conserve ; **Ga'r ouest-koñserv vïe renket ar boutou-koat** : On réparait les sabots de bois avec de la boîte de conserve *(Plonee)* ; **Ha go(ude)-se wechou neuhe pé vïe ket aes dê, vïe troc'het ur voues(t)-koñserv ha ga'r broudou neuhe vé lak(et) an dra-he en-dro d'ar votes !** : Et parfois alors ensuite lorsque ce n'était pas facile pour eux, on coupait une boîte de conserve et alors on met ça avec les semences autours du sabot ! *(Kolloreg)* ; **Hete hègn harpe, vïent tud toud skoiñ ba'r ouest-koñserv ahe gis-se hardi ha hete (a)n heñi a harpe ba e dreid heñ nïe kollet ha' renke mond-maes** : Donc ils s'arrêtaient, les gens frappaient tous dans la boîte de conserve là comme ça fortement et donc celui qui l'arrêtait de ses pieds perdait et devait sortir *(An Uhelgoat)*
- **Bouestad-koñserv** : Boîte de conserve (pleine) ; **Pé vije digoret ur ouestad-koñserv, d'ar mar(e)-se vije digor(e)t, bremañ rañw ket kin ! Me(d) d'ar mar(e)-se reen ha deus toull-an-noñr me sklape 'naoñ ba ar harzh ar mo(d)-se !** : Lorsqu'on ouvrait une boîte de conserve, à cette époque-là, je ne fais plus maintenant ! Mais à cette époque-là je faisais et du pas de la porte je la jetais dans le talus comme ça *(Skrigneg)*

**KOÑSERVAÑ** [kɔ̃'sɛrvə] : vb. ; (se) Conserver

**Mehmod, ma vé ket sec'h ba'r round, ar voenn goñserv ket (a)naoñ, vé ket mad** : Pareil, s'il n'est pas sec dans le round, le foin ne se conserve pas, il n'est pas bon *(Berrien)* ; **Oh an dra-he goñserve ket ! Sete vije gwraet fest ar pi-moc'h ha goud(e) vije rôet un tamm da beb den hag goud(e) ar re-all pa teue o zro da lah(añ) o heñi**

**vije gwraet me(me)s-mod** : Oh ça ne se conservait pas ! On faisait donc la fête du cochon et après on donnait un peu à chacun, après les autres, lorsque c'était leur tour de tuer le leur, on faisait de même *(Berrien)*

- **'N-om goñservañ** : Se conserver ; **Ah ya-ya ! Oh me lar dit sur é mad ha 'n-om goñserv mad ragn !** : Ah oui-oui ! Oh je peux te dire que certainement c'est bon et qu'ils se conservent bien ! *(Kallag)*

**KOÑSEVIÑ** [kɔ̃'se:vi] : [***conceffaff*** 1499] vb. ; Concevoir

✗ *cf.* : ***empentañ, kompren***

- **Deus petra goñsev hezh (/houzh)** : De quelle manière est-il conçu ; **Na deus pet(r)a goñsev hezh, n'ounn ket 'è : Doiñ a rent ? Pe gan(iñ) a rent 'nê mod-all ?** : Ni de quelle manière est-il conçu, je ne sais pas non-plus : Pondent-ils ? Ou sinon les enfantent-ils ? *(Skrigneg)*

**KOÑSIDERAÑ** [kɔ̃si'de:rə] : [***consideraff*** 1499] vb. ; Considérer

**Oaint ket koñsideret mad ba'r sossiete ma-keres** : Ils n'étaient pas bien considérés dans la société si tu préfères *(Plouïe)* ; **Gwel a res pe-sort mod vije koñsideret an andikapeed neuhe ba'r mar(e)-se dija !** : Tu vois de quelle façon on considérait les handicapés alors à cette époque déjà ! *(Kallag)* ; **Med bon, bremañ vé koñsideret müoc'h an andikapeed memes-tra** : Mais bon, maintenant les handicapés sont quand-même mieux considérés *(Kallag)* ; **Liproc'h é ar merc'hed bremañ, bremañ vent koñsideret tud 'vel ar re-all** : Les femmes sont maintenant plus libres, maintenant elles sont considérées comme des personnes comme les autres *(Plouïe)* ; **Choñj meus deuh an dra-he hag hon zud a goñsidere (a)ha(no)mp gwelloc'h (iv)è !** : Je me rappelle de ça et nos parents nous considéraient mieux aussi *(Skrigneg)* ; **Komañs a reegn da goñsiderañ (a)ha(no)mp un dra mennaket !** : Ils commençaient à nous considérer quelque peu ! *(Skrigneg)* ; **'Vi(d) ar wenanenn ! Me(d) an dra-he, 'n efed mad a oa ha ïoul a oa, me(d) oa ket koñsideret lousou oa** : Pour la verrue ! Mais ça, ça avait un bon effet et c'était de l'huile, mais ce n'était pas considéré comme médicament *(Skrigneg)* ; **Ar vugale, oa ket ken braw-te dê mond d'ar skol hañ ! Surtou(d) ar re oa war ar maes oaint ket koñsideret kement-se !** : Les enfants, ce n'était pas si facile pour eux d'aller à l'école hein ! Surtout ceux de la campagne n'étaient pas tellement considérés ! *(Skrigneg)*

**KOÑSOL** [kɔ̃sɔl] : n.m. ; Console de jeux

**Pudu oa ket (a) dele, na oa ket sort e-bed, na levèriou na mann e-bed (e)vel zo bremañ, na koñsol da c'hoa(r)i ahe gis-se** : Puisqu'il n'y avait pas de télé, il n'y avait rien du tout, ni livres ni rien de tout comme maintenant, ni console pour jouer là comme ça *(An Uhelgoat)* ; **Bremañ vênt c'hoa(r)i ga koñsol ahe, c'hwi oar (a-)walc'h, n'ounn ket 'h o(be)r petra vênt ahe, tik-tak !** : Maintenant ils jouent à la console là, vous savez bien, je ne sais pas ce qu'ils font là, tic-tac ! *(An Uhelgoat)*

**KOÑSOLIÑ** [kɔ̃'so:li] : [***consolaf*** XVI[e]] vb. ; Consoler

**Med mamm goñsole 'naoñ hag a chekoure 'naoñ, ar moral kajimant-sur !** : Mais ma mère le consolait et l'aidait, le moral très certainement *(Skrigneg)*

**KOÑSOMMED** [kɔ̃'som(əd-t)] : [***consomet*** 1792] ad. ; Faisandé (-e)

✗ *cf.* : ***brein, passeet, pifet, trenk***

**An dra-s(e) oa koñsomm', na blas ! Blas mad !** : C'était faisandé, ça avait du goût ! Un bon goût ! *(Kleden)*

**KOÑSORT** ['kɔ̃sɔrt] : [***consort*** 1723] n.m. (pl. **-ed** [koñ'sɔrtəd-t]) ; Acolyte / Collègue / **KOÑSORTES** [koñ'sɔrtəz-s] : n.f. (pl. **-ed** [kɔ̃sɔr'te:zəd-t]) ; Acolyte / Collègue

**Hezh zo ur c'hoñsort din** : C'est un collègue à moi *(Berrien)* ; **'Benn ar wich-all, 'benn (d)iryow gentañ, pa teuy ma c'hoñsorted amañ da c'hoa(r)i-kartou** : La prochaine fois, jeudi prochain, lorsque mes acolytes viendront ici jouer aux cartes *(Skrigneg)* ; **Pe(va)r pe bemp koñsort ar mod-se vênt ket pell 'tirastellad ur bern traou, surtoud ma vé préss war'nê** : Quatre ou cinq acolytes comme ça ne sont pas longs à ratisser un tas de choses, surtout s'ils sont pressés *(An Uhelgoat)*

**KONT** [kɔ̃n-t] : [***cont*** 1499] n.m. ; Comte

**An otrou-kont** : Monsieur le comte ; **D'ar c'hont oa hag é dèoñ (a)taw ka(s)i-sur !** : C'était au comte et c'est très certainement toujours à lui ! *(Brennilis)* ; **Ba'r gêr-all oa ar c'hont ha hezh oa penvidig, ur segneur oa** : Dans l'autre village il y avait le comte qui était riche, c'était un seigneur *(Plonee)* ; **Oa bet ur lein abominabl ba-ti ar c'hont neu'n** : Il y eu alors un formidable dîner chez le comte *(Plonee)* ; **C'hwi oar (a-)walc'h an dra-h(e) zo d'ar c'hont, d'ar markis pe d'ar ba(r)on !** : Vous savez bien que ça appartient au comte, au marquis ou au baron ! *(Sant-Wazheg)*

**KONT** [kɔ̃n-t] : [***cont*** 1623] n.f. ; Conversation / Histoire / Conte

**Bon a'ha ! Set' amañ oa ur gont neuhe !** : Bon ma foi ! Voici donc toute une histoire ! *(Skrigneg)* ; **Houmañ zo ur gont kozh** [gɔ̃n'ko:z-s]**, pugur e oa pad ar bresel kentañ** : C'est une vieille histoire puisque ça se passait pendant la première guerre *(Skrigneg)* ; **C'hwénnañ pitrabes, an dra-he oa ur gont-all** : Sarcler les betteraves, ça c'était une autre histoire *(Plouïe) (Plouïe)* ; **Ah ya, an dra-s(e) zo ur gont-ell heñ !** : Ah oui, ça c'est une autre histoire hein ! *(Kleden)*

- **Klêo kont deus** : Entendre parler de ; **Feus ket klêt kont deus se gwech e-bed ?** : Tu n'as jamais entendu parler de ça ? *(Karnod)* ; **Guinera, feus ket bet klêt (a)darre kont deuh ar re-s(e) ?** : Guinéra, tu n'en as pas

encore entendu parler ? *(Plourac'h)* ; **Me blije soubenn-rous din, med vé ket klêt kont deus traou ar mod-se kin** : Moi j'aime la soupe à l'ognon, mais on entend plus parler de choses comme ça *(Ponvel)*

**KONT** [kɔ̃n-t] : [***cont*** 1519] n.m. & n.f. (pl. **-chou** ['kɔ̃nʃu]) ; Compte / Compte de

**Pa ket droad da denn(añ) mignoc'h (e)vid da gont hañ !** : Tu n'avais pas le droit d'extraire plus que ton compte hein ! *(Brennilis)* ; **Ba-blassou-all e vije a-peu-prè ar gont, med neubeud** : Ailleurs il y avait à peu près le compte mais peu *(Plouïe)* ; **Pan(eved) se n'ounn ket pe-naos vïe bet kont ahe** : Sans ça je ne sais pas comment ça se serait passé là *(Plouïe)* ; **Ah eo ! Ar c'hont kozh vije gwraet 'n taper-lapoussed deusountoñ** : Ah si ! Le vieux comte était appelé « l'attrapeur d'oiseaux » (écouteur aux portes) *(Skrigneg)* ; **Me vên ket tapet berr ga ma c'hoñchou na ga mann e-bed pa'n ti !** : Je ne suis pas pris de court dans mes comptes ni dans rien du tout dans la maison *(Plourac'h)* ; **Ha vis(e) lakeet ur gont-kig, ur gont-gwinizh, ur gont-laezh pe amann, (e)vi(d) 'h o(be)r pris ar ferm** : Et on mettait un compte de viande, de blé, de lait et de beurre, pour faire le prix de la ferme *(Sant-Wazheg)* ; **Ha ma (e)ma kont ar mod-se ba Berrien ! Klask mein (e)maoc'h ?! Eh beñ mein po !! Kar (a-)barzh vo diveinet Berrien ganoc'h...** : Eh ben si c'est comme ça à Berrien ! Vous cherchez des pierres ?! Eh ben des pierres vous aurez !! Car avant que vous puissiez épierrer Berrien... *(Landelo)* ; **Ha p(é) oan war ma gont ma-hun boñ ar c'hontchou oa red d'ober (a)nê heñ !** : Et lorsque je fus à mon compte bon les comptes il fallait les faire hein ! *(Skrigneg)* ; **Ya, mamp ket tapet ar gont** : Oui, nous n'avions pas pris le compte *(Skrigneg)* ; **Goude paletennou zo deut divêtoc'h, med boñ d'ar mar(e)-se oa ket kont deus paletennou 'ha !** : Après les palettes sont venues plus tard, mais bon à cette époque-là ma foi on ne connaissait pas les palettes *(Pluskelleg)* ; **Pep-hini lare i dra, pe-naos oa passeet kont gantoñ** : Chacun racontait son truc, comment ça c'était passé pour lui *(Skrigneg)* ; **Be zo bet ar gont peu-prè, med bisïed berr neus (me)mes-tra**: Il y a eu à-peu-près le compte, mais elle est un peu radine sur la nourriture *(Plouïe)* ; **Ba ma c'hont oa ket daw din mond-kuit deus Lokarn 'vid labour(a)d** : Quand j'étais à mon compte, il n'était pas nécessaire de partir de Locarn pour travailler *(Lokarn)* ; **Ha bram 'bénn yee ar fermer kuit war-lerc'h, beñ reñkè reïñ ar memes kont, deus ar mod nis(e) touchet-heñw, eh beñ oa daw dèoñ reïñ 'n-dro petram(a)nt vïe daw pêo an difer's** : Et parce que quand le fermier partait ensuite, ben il devait donner le même compte, selon ce qu'il avait touché, eh ben il lui fallait donner en retour ou-bien il devait payer la différence *(Sant-Wazheg)*

- **Be kont** : Être équitable ; **Mo-se (e)ma ket kont** : C'est pas équitable comme ça *(Landelo)*
- **Be kont** : Être au courant ; **C'hwi oah ket kont ? Med me zo gwelloc'h (e)vid ar re-all, me n'on ket gle ga dén e-bed, me meus mïoc'h a draou (e)vid peus-te ha toud ar voutik !** : Vous n'étiez pas eu courant ? Je suis meilleure que tous les autres, moi je ne suis en dette envers personne, j'ai plus que vous n'avez, et tout le bordel ! *(Plonee)*
- **Be kont da + *vb.*** ; Avoir l'intention de + *vb.* ; **'Moc'h ket kont da c'hoa(r)i ga'n amann bremañ ?!** : Vous n'avez pas l'intention de jouer avec du beurre maintenant ?! *(Plonee)*
- **Be *udb.* war e gont** : Avoir *qqchose* sous sa responsabilité ; **Deuet da wel ar c'heseg pugur ar re-he voa war e gont** : Venus voir les chevaux puisque ils étaient sous sa responsabilité *(Plonee)*
- **Delc'hen e gont d'*ub.*** : Servir *qqn.* selon ses besoins (à lui) ; **Gall a ray derc'hen e gont dèi 'pad pell** : Il pourra la servir selon ses besoins pendant longtemps *(Plouïe)*
- **Digoueet é kont ar mod-se** : C'est arrivé comme ça ; **Oh ma merc'h ! Ni oamp ket klask an dra-he 'è, med digoueet é kont ar mod-se...** : Oh ma fille ! Nous ne cherchions pas ça non-plus, mais c'est arrivé comme ça *(Skrigneg)*
- **(Dond / Mond / Partïal) war e gont (e-hun)** : Se mettre à son propre compte ; **Med pé oan deut goude-se war ma gont ma-hun** : Mais lorsque ensuite je me suis mis à mon propre compte *(Plouïe)* ; **Ha goud(e)-se oan-me partïet war ma gont ma-hun neuhe, oan artisan** : Et ensuite je suis alors parti à mon compte, j'étais artisan *(Skrigneg)* ; **Un' deus Berrien hag egile zo aet da Blougoun hag e-se oaint aet o-dow war o gont 'è** : Un de Berrien et l'autre parti à Plougonven et ils partirent donc aussi à leur compte *(Skrigneg)* ; **Ya, oblijet a-benn oan aet war ma gont vis(e) daw o(be)r un tamm deus toud** : Oui, j'étais obligé avant que j'aille à mon compte, il fallait faire un peu de tout *(Lokarn)*
- **En-om rentañ kont** : Se rendre compte ; **Ar mod-se en-om rentefeh kont hoh-hun** : Comme ça vous vous rendrez compte vous-même *(Lokmarïa)* ; **Med 'n-om rentomp ket kont, pugur omp kustum da gaoseal brezhoneg** : Mais nous ne nous rendons pas compte, puisque nous sommes habituées à parler breton *(Skrigneg)*
- **Kaoud e gont** : Avoir son compte (tous sens) ; **Pé oa gwraet ar partaj deus an traou ar merc'hed oa deut da joñj dê negn ket bet o gont (a)nê** : Lorsque le partage fut fait les filles pensèrent qu'elles n'eurent pas leur compte *(Landelo)* ; **Da bep hin(i) da gaoud e gont, me da gaoud ma gont ha d'ar c'hlïanted da vé kontant pé 'h eeint-kuit** : Pour que chacun ait son compte, moi d'avoir mon compte et les clients d'être contents lorsqu'ils s'en vont *(Plourac'h)* ; **Gowe ket daoñ noè bet i gont** : Il ne croyait pas qu'il avait eu son compte *(Kergrist)*
- **Kavoud e gont** : Trouver son compte ; **Ah, med ar chachourien e-se ! Nagn ket ka(ve)t o c'hont 'nê b(l)am ma vïe bet tapet-heñw oa bet heñw ur wech-all ba'n tribun(al) ba Montroules** : Ah, mais donc les chasseurs ! Ils n'avaient pas trouvé leur compte parce que s'il avait été pris, il aurait été une autre fois au tribunal à Morlaix *(Speied)*
- **Mad e gont gantoñ** : Il a son compte ; **Ha (a-)benn neuhe heñzh 'ho mad e gont gantoñ !** : Et pour-lors il aura son compte *(Landelo)*
- **N'eus kont e-bed nemed + *vb.*** : Rien d'autre ne compte que de + *vb. inf.* ; **Ah ya-ya ! Ha oa kont 'be(d) (ne)med boud badêt !** : Ah oui-oui ! Et rien d'autre ne comptait que d'être baptisé ! *(Lokarn)*
- **Ober e gont** : Faire son compte / Faire le compte ; **Ah me n'ounn ket pe-naos la ree e gont** : Ah je ne sais pas comment il faisait son compte *(Plouïe)* ; **Kàer mamp 'h o(be)r hom c'hont : « Daon ! 'N-om dromplet é 'hat ! Nonde... N'é ket possubl ! »** : Nous avions beau faire nos comptes : « Dam ! Il s'est trompé ma foi ! Non de... Ce n'est pas possible ! » *(Skrigneg)* ; **Ah ! Ober koat meus bet gwraet ma c'hont 'è, ah ya !** : Ah ! J'ai aussi fait

mon compte de bois, ah oui ! *(Pluskelleg)* ; **Med pe-sort mod a ree-hè o gont…** : Mais comment faisaient-ils leur compte… *(Kergloff)*

- **Pe-naos ((e)ma / 'h a) kont (?)** : Comment ça se passe (?) ; **Pe-naos 'h a kont ga da familh ?** : Comment va ta famille ? *(Skrigneg)* ; **Med gwel a ret ba partoud pe-naos vïe kont** : Mais vous voyez partout comment ça se passait *(Plouïe)* ; **Pe-naos (e)ma kont ? – Mad-tre !** : Comment ça va ? – Très bien ! *(Skrigneg)* ; **Bon ! Pe-naos 'ma kont ? – Oh ! A-peu-prè mad !** : Bon ! Comme c'est ? – Oh ! À-peu-près bien ! *(Skrigneg)* ; **Blas anaoñ 'ta ! Da wel pe-naos (e)ma kont gantoñ !** : Goûte-le donc ! Pour voir comment il est ! *(Skrigneg)* ; **Ha ganes-te, pe-naos (e)ma da gont neuhe ? – Oh ! Mad a-walc'h** : Et toi alors, comment ça va ? – Oh ! Plutôt bien *(Skrigneg)* ; **Bon bremañ pé 'h ees da kost ar Faoued toud-ar-jeu ahe ouïon ket tre penoñs (e)mañ kont war doud** : Bon maintenant quand tu vas du côté du Faouet et tout le tintouin là je ne sais pas exactement comment ça se passe pour tout *(Plourac'h)* ; **Nann, med me blij diñ blame da wel pe-naos (e)ma kont ba'h lec'h-all !** : Non, mais j'aime bien pour voir comment ça se passe ailleurs ! *(Skrigneg)*
- **Taol-kont ba *udb.*** : Tenir compte de *qqchose* ; **Gwech-all vïe ket taol'-kont (e-)bed ba traou mo(d)-se** : Autrefois on ne tenait aucun compte de trucs comme ça *(Laz)*
- **Taped e gont** : Avoir son compte ; **Bet meus bet tapet ma gont ba'r machin-te ga'r bidoniou-te !** : J'ai eu mon compte dans ce machin avec ces bidons-là ! *(Karnod)*
- **War-gont *ub.*** : Au compte de *qqn.* ; **Me laboure war ma gont** : Je travaillais à mon compte *(An Uhelgoat)* ; **Ha zo passeal kant kilometr hent war-gont ar barros hag vall kalz anê** : Et on passe les cent kilomètres de route au compte de la commune, et beaucoup d'entre elles sont mauvaises *(Skrigneg)*

**KONTABILITE** [kɔ̃ntabi'lite] : n.f. ; (de la) Comptabilité

**An dud so é stertac'h dê, mïoc'h é daw d'n-om okupiñ, kontabilite ha traou ar mod-se** : C'est plus dur pour les gens, il y a plus à s'occuper, de la comptabilité et des choses comme ça *(Kergloff)*

**KONTADENN / KONTODENN** [kɔ̃n'tɑːdɛn] [kɔ̃n'tɔːdən] : [***contadenn*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [kɔ̃nta'dɛnu]) ; Conte / Histoire (cf. **KONTIDELL**)

**Kontodenn Ti-Meur, honn(ezh) peus ket bet klêt heñ ?** : L'histoire de Ty-Meur, tu ne l'as pas entendu hein ? *(Poullaouen)* ; **Bet meus bet klêt ur gontadenn** : J'ai entendu un conte *(Ponvel)* ; **Med an dra-he oa ur gontadenn deus Yann, te oar hoñzh heñ ?** : Mais c'était une histoire de Yann, tu la connais hein ? *(Skrigneg)* ; **Hete 'vel-kent ur gontadenn abominabl !** : C'est tout de même une histoire formidable ! *(Skrigneg)* ; **Eh ! Damait oan é kontañ dit, houzoh walc'h, ma ket echuet ma gontadenn** : Eh ! Tout à l'heure je te racontais, vous savez bien, je n'avais fini mon histoire *(Skrigneg)* ; **Me(d) an dra-he zo 'vid lak un tamm hor(e)n 'è ba'h ar gontadennou !** : Mais c'est aussi pour mettre un peu de sel dans les contes ! *(Skrigneg)*

- **Hag echuet ar gontodenn, aet an heñi-gozh ba da golodenn / Hag aseet war ar varazh toas, an heñi a ouïo laro c'hoazh !** : (à dire à la fin d'un conte) Le conte est fini, la vieille est partie dans ton panier / Et assis sur le baquet à pâte, celui qui sait dira encore ! *(Poullaouen)*
- **Kontañ ur gontadenn** : Raconter une histoire ; **Set' ahe 'h an da gont ur gontadenn dit neuhe hag é re-wir !** : Donc là je vais alors te raconter une histoire qui est trop vraie ! *(Skrigneg)* ; **Me a'h a da gontañ dec'h ur gontadenn** : Je vais vous raconter une histoire *(Poullaouen)* ; **Mond a rañw da gontañ ur gontadenn dit ?** : Je vais te raconter une histoire ? *(Skrigneg)*
- **Troiñ e gontadennou** : Formuler ses contes ; **Med ne gonte ket meh-mod ma vij(e) ur person 'chilou 'naoñ, lare ket memes-mod ! Goûd a ouïe treiñ i gontadennou…** : Mais il ne contait pas de la même manière si un recteur l'écoutait, il ne disait pas pareil ! Il savait formuler ses contes… *(Skrigneg)*

**KONTAKT** ['kɔ̃(n),takt] : n.m. ; Contact

**Sete n'on ket bet in koñtakt ga'r vugale vihen !** : Je n'ai donc pas été en contact avec les enfants en bas âge ! *(Skrigneg)*

**KONTAMMED** [kɔ̃n'tɑ̃.məd-t] : [***kontammet*** 1847] ad. ; Ébréché (-e)

✗ *syn.* : ***didammed*** ; & *cf.* : ***faouted***

**Evañ kafe ba ur volenn kontammed blij ket din tamm e-bed !** : Ça ne me plaît pas du tout de boire du café dans un bol ébréché ! *(Plouïe)*

**KONTAÑ / KONTO** ['kɔ̃ntə] ['kɔ̃ntɔ] : [***countaff*** 1632] vb. ; Conter / Escompter / Raconter / Parler

**Me blije diñ kontañ ganti** : J'aimais parler avec elle *(Skrigneg)* ; **Oh ! Ma goñjer ! Ma gontefen dec'h toud…** : Oh ! Mon service militaire ! Si je vous racontais tout… *(Plouïe)* ; **Mond a ran da gontañ tro person Bolazeg dec'h** : Je vais vous raconter ce qui est arrivé au recteur de Bolazeg *(Skrigneg)* ; **Mond a ran da gontañ istor un' deusoute ba kêr ahe** : Je vais raconter l'histoire d'une d'entre elles ici au village *(Plouïe)* ; **Oh ! Lar ran dit, ma gontefen toud dit !** : Oh ! Je te dis, si je te racontais tout ! *(Skrigneg)* ; **N'é ket kontañ geier ! Ar wirione oa heñ !** : Ce ne sont pas des mensonges ! C'était la vérité hein ! *(Berrien)* ; **(E)vid konto brezhoneg** : Pour parler breton *(Duod)* ; **Daon ! Ma gont ket a ouïo mann e-be(d) !** : Dam ! S'il ne parle pas, il ne saura rien du tout ! *(Skrigneg)* ; **Kosh-kaojou toud vije kontet demp** : On nous racontait des balivernes *(Skrigneg)* ; **Loued on chilou ar pezh emaint kontañ !** : Ça me saoule d'écouter ce qu'ils racontent ! *(Skrigneg)* ; **Eh ! Brem(añ) é red din klêe(d) hem(añ) à kont(añ) un tamm 'è !** : Eh ! Maintenant il faut que je l'entende aussi parler un peu ! *(Skrigneg)* ; **Hezh gont ur bern traou, med heñ na disket an dra-he** : Il raconte un tas de choses, mais ça il l'a appris *(Skrigneg)* ; **Bremañ vé ket kontet deus traou ar mod-se kin** : De nos jours on ne parle plus de choses comme ça *(Plouïe)* ; **Pé oamp kontañ deus ar merc'hed** : Lorsqu'on parlait des femmes *(Plouïe)* ; **Me so 'hond da**

**gonto un istor domp ha un' wir, re-wir !** : Je vais nous conter une histoire et une vraie, trop vraie ! *(Sant-Wazheg)* ; **Meus ket bet kont(et) an dra-h(e) doc'h c'hoa(zh) (aha)naon ?** : Je ne vous ai toujours pas raconté ça ? *(Laz)* ; **Me 'h a da gont an istor-mañ lipr (e)vel meus klêt (a)nèi** : Je vais vous raconter cette histoire exactement comme je l'ai entendue *(Landelo)* ; **Din-me oa bet kontet ar mo(d)-se** : À moi on me l'a racontée comme ça *(Landelo)* ; **Ha kontet ar rismodell-te din-me** : Et on m'a racontée cette historiette *(Plouïe)* ; **Ha ket kontet barzh Uhelgoat meh-mod 'vel ha kontet dem(p)-ni** : Tu n'avais pas raconté de la même manière à Huelgoat que tu nous l'avais racontée *(Skrigneg)* ; **Set(u) zo kontet deus toud pezh so passeet barzh koste ar Syrie ha-toud** : On a donc parlé de tout ce qui s'est passé aux alentours de la Syrie et tout *(Kallag)* ; **N'ounn ket ha bremañ 'h anw da gontañ un dro** : Je ne sais pas et maintenant je vais te raconter un tour *(Kolloreg)* ; **Me oa kont d(a) gaoud un trakteur walc'h 'è** : Je comptais aussi avoir un tracteur *(Speied)* ; **Mé vé kontant aneo houzh memes-tra pegur pé vé ahe teu da gontañ din petra né gwraet** : Je suis quand-même contente de la connaître car quand elle est là elle me raconte ce qu'elle a fait *(Plouïe)* ; **Meus bet klêt ur yontr kozh din kont an dra-h(e), an derjenn-domm** : J'ai entendu un oncle me raconter ça, la fièvre typhoïde *(Skrigneg)* ; **Me vo da gontañ ur wech ur mod boutiked, korriganed** : Je vais raconter une fois ce qui concerne les nymphes, les korrigans *(An Uhelgoat)* ; **Goûd a ouïe kontañ 'nê, dond a ree tud deuh a bartoud da jilou 'naoñ !** : Il savait les raconter (histoires), des gens venaient de partout l'écouter *(Skrigneg)* ; **Me(d) pet(r)a gont an dra-(ho)nt d'ar re-yowank 'ta ! N'eint ket kap da gomprened 'nê** : Mais à quoi bon parler de ça aux jeunes tiens ! Ils ne peuvent pas comprendre *(Speied)* ; **Med an dra-he oa padet hirroc'h (e)vid mo kontet dec'h ahe pegur, sur a-walc'h, oa padet ar labour-se un eur pe un eur-hanter** : Mais ça a duré plus longtemps que ce que je vous aurais raconté là, puisque, ce travail a sûrement dû durer une heure une heure-et-demi *(Plouïe)* ; **Ha sè ! 'Vid konto dac'h neu'n** : Et tiens ! Pour vous raconter alors *(Ponvel)* ; **Laret a vé dit pa vês kontañ ha surtoud kontañ a-wichou deuh ar gavotenn** : On te dit quand on raconte et surtout parfois quand on parle de la gavotte *(Plourac'h)* ; **Ar c'ha(rr)di-plous an-heñi oa de(v)et ha neu'n ur c'harrdi-banal ba tal i gichenn, oan o kont(añ) doc'h d'anê damaï c'hoazh 'e** : Ce fut la remise en chaume qui fut brûlée et alors la remise en genêt qui était à côté, dont je te parlais aussi encore tout à l'heure *(Speied)* ; **Beñ oa kont dit doc'h ar lapouss-an-Ankou** : Ben on t'a parlé de la chouette effraie *(Kleden)* ; **Mi gonte lar a vije bet disket din o(be)r se, med bon...** : J'escomptais qu'on m'aurait appris à faire ça, mais bon... *(Kallag)* ; **Red vefe dit aneo un' hag a gaose brezhoneg 'vedomp ha kontant da gonto brezhoneg** : Il te faudrait connaître un qui parle breton comme nous et d'accord de parler breton *(Plourac'h)* ; **Sete gonten mé rimodellou dê** : Donc je leur contais mes historiettes *(Sant-Wazheg)* ; **Da gontañ marvailhou** : À raconter des anecdotes *(An Uhelgoat)* ; **Re hir a vefe da gonto doc'h ma faotrig bihen !** : Ce serait trop long à vous raconter mon petit ! *(Lokered)* ; **Peus ket bet klêt doc'h kont deus hezh, Auguste ? Med se meus gwelet war ar levèriou** : Tu n'as pas entendu parler de lui, Auguste ? Mais ça je l'ai vu dans les livres *(Ponvel)* ; **Ma zad-kozh vije kontañ an dra-he** : Mon grand-père racontait ça *(Skrigneg)* ; **Set' ahe 'h an da gont ur gontadenn dit neuhe hag é re-wir !** : *(Skrigneg)* ; **Ha vis(e)-heñw kont kontidellou deus 'n nos** : Et il racontait des histoires la nuit *(Plevin)* ; **Me a'h a da gontañ dec'h ur gontadenn** : Je vais vous raconter une histoire *(Poullaouen)* ; **Me zo kont(añ) doc'h deus pelloc'h so (e)vid an dra-(ho)nt, med me oan kemed mouss c'hoazh (ah)anon pé voa had(et) warnoñ** : Je vous parle de plus vieux que ça, mais moi je n'étais encore qu'un gosse quand on y semait *(Speied)* ; **An di-all oan à kontañ da un' ar pezh a ma klêet ha oa deja à kontañ pezh a ma ket klêet !** : L'autre jour je racontais à quelqu'un ce que j'avais entendu et il était déjà en train de raconter ce que je n'avais pas entendu ! *(Skrigneg)*

- **Kontañ ar gaos** : Raconter / Taper la discute ; **Kont ar gaos diwar-benn ar vakeñchou** : Taper la discute à propos des vacances *(Plouïe)* ; **Neuhe oamp aseet da gont ar gaos ene neuhe** : Nous étions alors assis là pour taper la discute *(Berrien)* ; **Gwech-all a vije kontet kalz müoc'h ar gaos (e)vid a vé gwraet bremañ blamor d'an tele** : Autrefois on parlait plus que ce qu'on fait maintenant à cause de la télé *(Skrigneg)* ; **Ha go(ude)-se reer ar c'hrogad kont' ar gaos, ar merc'hed teue ha vise kont' ar gaos 'korn an tan** : Et ensuite on se tapait la discute un moment, les femmes venaient et on tapait la discute au coin du feu *(Lannedern)*
- **Kontañ barbioles** : Raconter des billevesées *(Laz)*
- **Kontañ bidennou** : Raconter des blagues *(Laz)*
- **Kontañ kaojou** : Faire la parlote / Raconter des sornettes / Raconter des histoires ; **Te zo ur ginoweg ! Te vé kontet kaojou dit !** : T'es un naïf ! On te raconte des sornettes *(An Uhelgoat)* ; **Kontañ kaojou ha farserezh** : Raconter des histoires et des plaisanteries *(An Uhelgoat)* ; **Dond a reegn kalz, diw-teir (a)ssames blam da gontañ kaojou war an hent** : Elles venaient nombreuses, deux-trois ensemble afin de faire la parlote sur le chemin *(Landelo)* ; **Teoded-mad oa, dond a ree an dud da jilou 'naoñ kontañ kaojou !** : Il était éloquent, les gens venaient l'écouter raconter des histoires ! *(Skrigneg)* ; **Me(d) me gred, intron, poent domp dihan d(a) gont kaochou 'è pe, 'benn ar fin, matre'n vo keme(d) mé rimodell din kin, daw din aret(al) dé gaoseal !** : Mais je crois, madame, il est temps pour nous aussi d'arrêter faire la parlote ou bien, pour finir, peut-être n'y aura-t-il plus que mon conte, il faut arrêter de parler ! *(Sant-Wazheg)*
- **Konto luss** : Raconter des bobards ; **Mé mamm-gozh hag zo konto luss din-me ?!** : Ma grand-mère qui me raconte des bobards ?! *(Sant-Wazheg)*

**KONTAÑ / KONTO** ['kõntə] ['kõnto] : [***contaff*** 1499] vb. ; Compter

**Ha kontañ a ra da-beked deg** : Et il compte jusqu'à dix *(Berrien)* ; **Ah ! Ar mod-se 'n-hin(i) a vé kontet !** : Ah ! C'est comme ça qu'on compte ! *(Skrigneg)* ; **Kontet oa matre'n tro pemp warn-ugent a dud** : On avait compté peut-être vingt-cinq personnes *(Kallag)* ; **Oh ma Doue ! Petra gontefen dec'h, gav dec'h ?** : Oh mon Dieu ! Que croyez-vous que je vais vous raconter ? *(Poullaouen)* ; **Ah ya ! Daon eo ! Ma'hat a houzes kontañ !** : Ah oui ! Dam si ! Tu sais probablement compter ! *(Skrigneg)* ; **(A-)benn lak anèi da zibiñ ur pred mad vise daw kontañ un eur gati ! :** Pour la faire manger un bon repas il fallait compter une heure ! *(Plouïe)* ; **N'ouzoh ket kontañ ?** : Tu ne sais pas compter ? *(Pleiben)* ; **Sell en-ur gontañ (a)nèi tri-ha-pevar é red dit lared : un dow tri... haG... pevar** : Donc en la comptant en trois-et-quatre il te faut dire : un deux trois... ET... quatre *(Plourac'h)* ; **War drizeg-kant hanter haller kontañ pevar-c'hant en tu-all da bemp pla ha tr(i)-ugent** : Sur mille trois cents on peut compter quatre cents au-delà de soixante-cinq ans *(Skrigneg)* ; **Ba'r mar(e)-se oa kontet mod-se** : À cette époque-là on

comptait comme ça *(Kallag)* ; **Ma pe ket (a)nèoñ dizale, oblijet on da lar doc'h lar ho puhe zo kontet !** : Si vous ne l'obtenez pas bientôt, je suis obligé de vous dire que votre vie est comptée ! *(Lokered)* ; **Tud yowank ha' teue ar mod-se so tud ha' so moien da gontañ gate !** : Des jeunes gens qui venaient comme ça sont des gens sur qui on peut compter ! *(Poullaouen)* ; **An dra-he a gont kalz (e)vi(d) ar beïsanted dre-amañ** : Ça compte beaucoup pour les paysans par ici *(Poullaouen)* ; **Ha n'eus kemed un' kement na kemeret ur bann'h kafe, med heñ na ket kontet ! Heñ oa rôet war ar pris** : Et il n'y a qu'un qui avait pris un café, mais il n'a pas compté ! Il était offert par la maison *(Skrigneg)* ; **Me n'ounn ket ped, me(d) moien a vefe din da gontañ heñ ! Me(d) renk a refen klask i(v)e** : Je ne sais pas combien, mais j'aurais la possibilité de compter ! Mais je devrais également chercher *(Berrien)* ; **Med se zo kaos a pa 'n-om ga(v)es ba'r yêr, ar re-he gomprenent ket petra oa lenn na traou, me(d) oa keme(d) ar labour 'kement a gonte dê** : C'est pourquoi lorsque tu te retrouvais à la maison, ils ne comprenaient pas ce que c'était de lire ni rien, mais il n'y avait que le travail qui comptait pour eux *(Skrigneg)*

- **Konto war *ub.*** : Compter sur *qqn.* : **Un dèn (a-)zoar(e) zo un dèn mad-hardi, un dèn ha' halles konto war'naoñ** : Une personne « a-zoare » c'est une personne très bien, une personne sur qui tu peux compter *(Ponvel)*

**KONTANT** ['kɔ̃(n)tən] : [***contant*** 1499] ad. ; Content (-e) / D'accord / Satisfait (-e)

**Kontant oa ken a oa !** : Il était tellement contant ! *(Skrigneg)* ; **Oh daon ! Hezh so un hano braw ! Deus hezh 'o kontant Sidonie !** : Oh diantre ! C'est un joli nom ! Sidonie en sera satisfaite ! *(Skrigneg)* ; **Oh ya ! Kontant ver, eürus ver gwel anê !** : Oh oui ! On est contant, on est heureux de les voir ! *(Skrigneg)* ; **Kontant on kaoud kêlou deusouti pegur gavon (a)nèi ur plac'h a fesson vad** : Je suis content d'avoir de ses nouvelles, car je trouve que c'est une fille vraiment super *(Plouïe)* ; **C'hwi n'oc'h ket kontant (a)han(o)h ?** : Tu n'es pas contente ? *(Sant-Hern)* ; **Me oa kontant d'hond da bàeron...** : J'étais d'accord de devenir parrain *(Berrien)* ; **Kontant out pe vé un dra mennañket a vank dit c'hoazh ?** : Tu es satisfait ou-bien il te manque encore quelque chose ? *(Skrigneg)* ; **Ma peus c'hoant gis ma voc'h kontant 'h amp da zimiiñ** : Si tu veux vu que tu es d'accord nous allons nous marier *(Sant-Hern)* ; **Me zo kontant da labourad bemde** : Moi je suis d'accord de travailler quotidiennement *(Sant-Hern)* ; **Bras é, kontant on** : Il est grand, je suis satisfait *(Berrien)* ; **N'ouzon ket dig-hañ veh kontant** : Je ne sais pas si vous serez d'accord *(Landelo)* ; **Med n'eus ket heñi e-bed ha ve ket kontant** : Mais il n'y en a aucun qui ne soit pas satisfait *(Plouïe)* ; **Med c'hwi zo kontant matresse da werzhañ ar c'hwitell-te din-me ?** : Tu serais peut-être d'accord de me vendre ce sifflet-là ? *(Lokereg)* ; **Faot ra d'an dud be kontant pé 'h eint-kuit** : Il faut que les gens soient contents quand ils s'en vont *(Plourac'h)* ; **Oh kontant on !** : Oh je suis satisfait ! *(Berrien)* ; **Tou'n dud zo kontant !** : Tout le monde est content *(Plouïe)* ; **Hag e-se e dad oa kontant deusoutoñ** : Et donc son père était content de lui *(Sant-Hern)* ; **(E)vel ur perroked oa kontant heñw** : Il était content comme un perroquet *(Sant-Hern)* ; **Ato vé kontant** : Il est toujours content *(Pleiben)* ; **Nann, lod 'nê ouïe labour(a)d hag a vije kontant d'o(be)r a-wichou !** : Non, certains d'entre eux savaient travailler et étaient parfois contents de le faire ! *(Skrigneg)* ; **Ya, ar re-s(e) so kontant dou-ouiñ, ma haotr !** : Oui, ils sont contents de moi, mon garçon ! *(Plourac'h)* ; **Na goullet (a-)zigantañ d'hag-heñ oa kontant da zelc'hen e verc'h** : Il lui a demandé s'il était d'accord de garder sa fille *(Plourac'h)* ; **Ha heñ vïe kontant hañ d'ond ene da gousked** : Et il était content hein d'y venir dormir *(Lokmarïa)* ; **Ha pé vije ket rôet dê vijent ket kontant !** : Et quand on ne leur en donnait pas, ils n'étaient pas contents ! *(Skrigneg)* ; **Ya, kontant on, kar venoñs é an devezh bras** : Oui, je suis contente car aujourd'hui c'est le grand jour *(Skrigneg)* ; **Oh neu'n vis(e) kontant ar patroñ ma vise gwraet ur bern traou ! Ha ma vïent gwraet mad** : Oh alors le patron était contant si on faisait un tas de choses ! Et si elles étaient bien faites *(Kleden)* ; **C'hwi zo kontant matresse da werzh(añ) ar c'hwitell-te din-me ?** : Vous être peut-être d'accord de me vendre ce sifflet ? *(Lokered)* ; **Oa ket gwal gontant gwel (a)ha(n)on hond ga un' ha na aes** : Elle n'était pas très contente de me voir aller avec un qui était aisé *(Poullaouen)* ; **Mod-se oa kont ha toud an dud vije kontant !** : C'était comme ça et tout le monde était content ! *(Pluskelleg)* ; **Deut oa ! Sete na laket un orjadenn ha pa na gwelet ahat a oa elektrissite hag a oa kontant powr-kaezh !!!** : Il vint ! Il mit dans un fil et quand, ma foi, il vît qu'il y a de l'électricité, il était content mon pauvre !!! *(Skrigneg)* ; **Geo ! Kontant walc'h vïen, med ma ket kalz yec'hed !** : Si ! J'aurais été d'accord, mais je n'avais beaucoup de santé ! *(Karnod)* ; **Vefeh ket bet kont(an)t d'ond da di ma merc'h ? Hi da(d)-kàer zo ganti, me(d) hezh so e(rr)o kozh !** : N'auriez-vous pas été d'accord d'aller chez ma fille ? Son beau-père est avec elle, mais il est devenu vieux ! *(Karais)* ; **Ma peus c'hoant da werzh(añ) anê vin-me kontant da brenañ, petramed da roiñ doc'h danve pe dilhad !** : Si tu veux les vendre je serai d'accord d'acheter ou-bien de vous donner du tissu ou des vêtements ! *(Berrien)* ; **Un treus-kog é 'n (hi)ni 'h ee ga ur plac'h hag ar plac'h-se oa deja dougéres deus un'-all ha pa vije ket 'vid kaoud an (hi)ni na laket 'nèi dougéres, kentoc'h 'vid chom e'h ee ga un'-all ha' vije kontant deusouti** : Un père nourricier c'est celui qui allait avec une femme et cette femme était déjà enceinte d'un autre, lorsqu'elle ne pouvait pas avoir celui qui l'avait mise enceinte, plutôt que de rester (seule) elle allait avec un autre qui l'acceptait *(Skrigneg)* ; **Kontant out da visito 'ha(n)on ?** : Tu es d'accord pour m'ausculter ? *(Poullaouen)* ; **Goullet neus digantoñ 'hañw oa ket kontant d'ond un devezh da gontañ gate** : Il lui a demandé s'il n'était pas d'accord pour venir une journée parler avec eux *(Skrigneg)*

- **Lakad kontant *ub.*** : Satisfaire *qqn.* ; **Ha oan kasset d'ar gouent blame da lakad kontant ma moèreb pugur houzh faote dèi abominab kass he bugal(e) d'ar gouent !** : Et je fus envoyé au couvent afin de satisfaire ma tante puisque elle voulait absolument envoyer ses enfants au couvent ! *(Skrigneg)*

**KONTANTIÑ** [kɔ̃n'tɑ̃ntə] : [***contentaff*** XVI[e]] vb. ; Accommoder / Contenter / Satisfaire

**Me houlle digantoñ ma (e)n-im gontante ree amañ hi-mañ** : Je lui demandais s'il s'accommodait ici-même *(Berrien)* ; **Ma'hat (e)n-om gont(a)nte gwelloc'h ba Sant-Herbod (e)vid ba ene** : Il s'accommodait probablement mieux à Saint-Herbot que là-bas *(Landelo)*

- **En-om gontantiñ deus *ub.*** : Être satisfait de *qqn.* ; **Ma 'n-em gontante ket ar plac'h deusoudoc'h petram ar paotr** : Si la femme n'était pas satisfaite de vous ou-bien l'homme *(Karais)*

**KONTELL / KOUNTELL / KOTELL / KOUTELL** ['kɔ̃ntəl] ['kotəl] ['ku(n)təl] : [***contel*** 1464] n.f. (pl. **-ou** [kɔ̃n'tɛlu] [ku(n)'tɛlu] **kou(n)tilli** [ku(n)'tili] **kontilli** [kɔ̃n'tili]) ; Couteau / Coutre

**Ar goutell vras, an heñi vïe 'troc'h(añ) pitrabes d'ar saout ah(e) !** : Le grand couteau, celui avec lequel on coupait les betteraves aux vaches ! *(Kolloreg)* ; **An dra-he vé gwraet ur vujul deusontoñ, ur vujul da lemmen kontilli** : On appelle ça un fusil, un fusil à aiguiser les couteaux *(Skrigneg)* ; **Kàer meus lar doc'h taped ur gountell din !** : J'ai beau vous dire de me prendre un couteau ! *(Plonee)* ; **Oa ket laket kountell e-bed daoñ** : Aucun couteau ne lui était mis *(Plonee)* ; **I gontell jerret** : Son couteau fermé *(Skrigneg)* ; **Ya ! An dra-h(e) zepand, nin a droc'he 'nê ga'r goutell** : Oui ! Ça dépend, nous les coupions au couteau *(Plouïe)* ; **Ar soc'h oa ba'n douar ha ar goutell war-lerc'h go(ude)-se** : Le socle était dans la terre et le coutre ensuite *(Speied)* ; **Ha drailhet ar lugumachou, ar pitrabes hag ar chounaved ha-toud gad ar goutell** : Et les légumes coupés, les betteraves et les choux-navets et tout au couteau *(Plouïe)* ; **An trokar oa 'vel ur goutell vras, seulamant un toull oa barzh, c'hwi dennè hezh maes, ar mo(d)-se tàe ar gaz maes** : Le trocart était comme un grand couteau, seulement il y avait un trou dedans, vous l'extrayiez, c'était ainsi que les gaz s'échappaient *(Kareis)* ; **Ha te zo ur merc'heter vall neuhe 'ha ! Kar ar merc'heterien mad, gwich-all, vije red dê kaoud ur gontell lemm ba'h o go(de)ll !** : Tu es alors un mauvais dragueur ma foi ! Car les bons dragueurs, autrefois, devaient avoir un couteau aiguisé dans leur poche *(Skrigneg)* ; **Sklapet i gountell digor ba'n a(v)el-gorn** : Balancé son couteau ouvert dans le tourbillon *(Kergrist)* ; **Yè ! Justam(a)nt ! Ha laket anèoñ di(nd)an ar goutell !** : Oui ! Justement ! Mettez-le sous le couteau ! *(Laz)* ; **Hemañ é ar gotell, hemañ é ar soc'h, hemañ é ar breiou hag amañ vise laket ur sparl** : Lui c'est le coutre, lui le soc, ça c'est les brancards et ici on mettait un palonnier *(Berrien)* ; **Setou war an ar peus ar soc'h da drañch an douar, ar goutilli zo (a-)raog hag ar rasetennou da zespugn mo(d)-s(e) teil** : Tu as donc sur la charrue le soc pour houer la terre, les coutres sont devant et les rasettes pour ramasser comme ça du fumier *(Kleden)* ; **Rak ar c'harotes ga'r goutell** : Racler les carottes au couteau *(Plouïe)* ; **Laret vije « hezh so ur paotr lemm » ma vije ur gontell gantoñ hag a vije lemm !** : On disait « c'est un gars vif » s'il avait un couteau qui était aiguisé ! *(Skrigneg)* ; **Parañ ar goutell deus an ar** : Fixer le coutre à la charrue *(Speied)* ; **Ur peïsant mad n'ee ket hib un tamm fissel hag e gontell nimb-lec'h e-be(d) !** : Un bon paysan n'allait nulle part sans un bout de ficelle et son couteau ! *(Skrigneg)* ; **Ha tenn goud(e)-se ga'r goutell** : Et extraire ensuite au couteau *(Sant-Wazheg)* ; **Oh ga ur gontell kajimant-sur, ga un hach da zigentañ ma'hat vije tailhet d'o(be)r c'hoazh, troc'het ga un heskenn** : Très certainement avec un couteau, on les taillait au départ probablement avec une hache pour faire, coupées avec une scie *(Skrigneg)* ; **Ha 'n hañi kozh oa frotet e goutell war e feuskenn** : Et le vieux frottait son couteau sur sa fesse *(Lopereg)* ; **Sete neuhe na gouïet pe-naos 'h o(be)r 'vid hadlak(ad) i gontell war an daol ! Ha hañw pos(añ) i gontell neuhe tal an assïed !** : Il avait donc alors su comment faire pour remettre son couteau sur la table ! Il posa alors son couteau à côté de l'assiette ! *(Skrigneg)* ; **Dilem ar goutell deus doworn hezh** : Soustrais-lui le couteau des mains *(Poullaouen)* ; **Futellennou da gisellañ ga'r gontell** : Des sifflets à sculpter au couteau *(Poullaouen)* ; **Vis(e) ket kountilli, vis(e) daw kass ho koutell** : Il n'y avait pas de couteaux, il fallait apporter votre couteau *(Ponvel)* ; **Ha matrehe te oar lemmen 'nê ? Kar beañ zo lod hag a zo tueed da lemmen kontilli, sell ! Eh ! Grê un tamm 'ta da wel** : Et peut-être sais-tu les aiguiser ? Car certains sont doués pour aiguiser des couteaux, regarde ! Eh ! Fais donc un peu pour voir *(Skrigneg)* ; **Ale ! Lemm ma c'hontell !** : Allez ! Aiguise mon couteau *(Skrigneg)* ; **Oh ! Amañ 'hi-mañ ma'hat, eh beñ n'o ket kalz tra war an daol, koulz é din despun ma c'hontell** : Oh ! Probablement qu'ici, eh ben il n'y aura pas grand-chose sur la table, vaut autant que je ramasse mon couteau *(Skrigneg)* ; **Heñ lake e dorn ba e go(de)ll ha tenn e goutell ha ur bouton !** : Il mit la main dans sa poche, il sortit son couteau et un bouton ! *(Ar Fouilhez)* ; **C'hwi bare ur c'harr war un tu ha c'hwi bassee just ga'r goutell ! Sete c'hwi bare ar goutell da zalc'h houzh, set' droc'heh 'nèi** : Vous fixiez la charrette sur un côté et vous passiez juste avec le coutre ! Vous fixiez donc le coutre pour la tenir, donc vous la coupiez *(Speied)* ; **Kar gwich-all, houzoh walc'h, toud ar baotred vije ur gontell gate ba o go(de)ll ! N'eent ket nimb-lec'h (e-)be(d) heb o gontell !** : Car autrefois, vous savez bien, tous les garçons avaient un couteau en poche ! Ils n'allaient nulle part sans leur couteau ! *(Skrigneg)* ; **An hi(ni) vije kontell (e-)be(d) gantoñ : « Ah ! Te n'out ket ur charritour mad ! » Vije lar(e)t daoñ, toud ar charritourien oa sañs(et) da gaoud ur gontell ba o go(de)ll !** : Celui qui n'avait pas de couteau sur lui, on lui disait : « Ah ! Tu n'es pas un bon charretier ! » Tous les charretiers étaient censés avoir un couteau dans leur poche ! *(Skrigneg)* ; **Ha hañw pleg i gontell ha lak anèi ba'h i ho(de)ll ! Hag malpoli oa mond da hadkemer ar gontell deuh ar ho(de)ll, ur wich a hije laket da gontell barzh da ho(de)ll oas ket sañset, goude kin, da hadkemer da gontell** : Et il plia son couteau et le mit dans sa poche ! C'était malpoli d'aller reprendre le couteau de la poche, une fois que tu avais mis ton couteau dans ta poche, après tu n'étais plus censé reprendre ton couteau *(Skrigneg)*

- **Kountell-kujun** : Couteau de cuisine ; **Ya ha aet é ganin-me da lemmañ ar gontilli-kujun** : Oui, je l'ai prise pour aiguiser les couteaux de cuisine *(Berrien)*

**KONTELLAD / KOUTELLAD** [kɔ̃n'tɛləd-t] [ku'tɛləd-t] : [***kontellad*** 1925] n.f. ; Couteau (de / en)

**Ur sac'had-owr voa rôet d'un, ur montr-owr d'hebén hag ur goutellad-owr petramed ur loereou-owr pe un dra bennaket d'hebén-all c'hoa(zh)** : Il fut donné un sac d'or à une, une montre en or à l'autre et un couteau en or ou-bien une paire de chaussettes en or ou peu importe encore à l'autre *(Plonee)*

**KONTER** ['kɔ̃ntər] : [***counter*** 1633] n.m. (pl. **-ien** [kɔ̃n'tɛrjən]) ; Conteur

- **Konter-rimodellou** : Conteur d'historiettes ; **Mé sad oa ur c'honter, konter-rimodellou** : Mon père était conteur, conteur d'historiettes *(Laz)*

**KONTESTIÑ** [kɔ̃n'tɛsti] : [***contestaff*** 1499] vb. ; Contester

**Ar mod-se me ma klasket warnañ mougour oan kontestet un tamm bihen war ma gavotenn** : Comme ça j'avais cherché sur lui puisque j'étais légèrement contesté sur ma gavotte *(Plourac'h)*

**KONTIDELL** [kɔ̃n'tiːdəl] : [***kontadell*** XVIII[e]] n.f. (pl. **-ou** [kɔ̃nti'dɛlu]) ; Conte (cf. **KONTADENN**)

**Ha hezh ouïe ur bern kontidellou !** : Et il savait énormément de contes ! *(Plevin)*

➢ **Konto ur gontidell** : Raconter une histoire ; **Ha vis(e)-heñw kont(o) kontidellou deus 'n nos** : Et il racontait des histoires la nuit *(Plevin)*

**KONTINU / KONTUNU / KONTUNI** [kɔ̃n'tiːny] [kɔ̃n'tyːn(y/i)] : [***continu*** 1499] ad. ; En continu / Continuellement

◆ Continuellement ; **Ha goud(e)-se Brest oa kouajou-glaw pa'n deiezh kontuni** : Et ensuite à Brest il y avait des averses de pluie continuellement pendant la journée *(Kleden)* ; **Ah pass ! Mé mamm 'h ee hi-hun d'ar foar, kontuni 'h ee dow benn-yir ga(t)i ba'r paner** : Ah non ! Ma mère allait seule à la foire, elle emportait continuellement deux volailles dans le panier *(Sant-Wazheg)* ; **Deus ar gwlizh, wechou larè-hè « ar c'helien staot », med doc'h an dra-s(e) kontuni ree-hè « amzer brein »** : De la bruine, parfois ils disaient « les mouches pissent », mais ils appelaient ça, continuellement, « temps pourri » *(Kleden)* ; **Beñ ar lann vis(e) lak(et) kontuni ba-lec'h oa ket kalz kourr(e), douar peus-fall, ba-lec'h oa ket voien kàer dé gaoud traou-ell, petram sterd dé labour(a)d, vis(e) lak(et) lann** : Ben on mettait continuellement l'ajonc là où il n'y avait pas beaucoup d'argile, de la terre relativement mauvaise, là où on ne pouvait pas vraiment avoir autre chose, sinon dure à travailler, on mettait de l'ajonc *(Kleden)*

◆ En continu ; **Ha goud(e)-se ar ludou ba'n tan neu'n, hezh vis(e) skarzhet bemd(e) heñ ! Ha vis(e) chet(et) ba ur bern amañ, kontunu vise, vise chet(et)-hè war ur prad** : Et ensuite alors la cendre dans la cheminée, on la vidait chaque jour hein ! Et on jetait ici dans un tas, c'était en continu, on les jetait sur un pré *(Kleden)*

**KONTINÜIÑ** [kɔ̃nti'ny-i] : [***continuiff*** 1623] vb. ; Continuer

**Pugur daw é demp kontinüiñ !** : Puisque il nous faut continuer ! *(Skrigneg)* ; **Oh ma gontinuv an traou ar mo(d)-se...** : Oh si ça continue comme ça... *(Landelo)* ; **Ma zad na kontinüet d'hond d'ar skol pa galle** : Mon père avait continué d'aller à l'école quand il pouvait *(Berrien)* ; **Kontinüiñ a ree da bareiañ an dud a'ha !** : Il continuait à guérir les gens ma foi ! *(Berrien)* ; **Med eñ na ket bet kontinü(e)t** : Mais lui n'a pas continué *(Skrigneg)* ; **Diw wech ar si'n teu hag a gontinuv da zond** : Elle vient deux fois par semaine et elle continue de venir *(Plouïe)* ; **Ya, pegur mamp ampechet an tan da gontinüiñ ga'r plous** : Oui, puisque nous avons empêché le feu de continuer (à brûler) la paille *(Plouïe)* ; **Bremañ zo kalz a c'hoant da gontinüiñ, kar an heñchou zo vall** : Maintenant on a vraiment envie de continuer, car les routes sont mauvaises *(Skrigneg)* ; **Beñ me meus kontinüet het-ha-hed** : Ben, j'ai continué tout du long *(Plourac'h)* ; **Dalve ket (a) boan kontinüiñ, oa daw mond in galleg !** : Ça ne servait à rien de continuer, il fallait s'exprimer en français ! *(Skrigneg)*

➢ **Kontinüiñ barzh** : Poursuivre ; **Bon bremañ ma feus c'hoant da gontinüiñ barzh, Rostrenn zo ba ar Poher (iv)è** : Bon maintenant si tu veux poursuivre, Rostrenen est aussi dans le Poher *(Plourac'h)*

**KONTOUAR** [kɔ̃n'tuwər] : [***contoüer*** 1732] n.m. (pl. **-iou** [kɔ̃n'twarju]) ; Comptoir

**Ur paotr yowank deus ar c'hontouar** : Un jeune homme au comptoir *(An Uhelgoat)* ; **Ar gwellañ micher 'h a dit é ar post kontouer** : Le métier qui te convient le mieux c'est pilier de comptoir *(Poullaouen)* ; **Ha na remm ha oa ket 'vid plegañ na displegañ he zoworn kin ha na poan sè chervich an dud deus ar c'hontouar** : Elle avait des rhumatismes et ne pouvait plus ni plier ni déplier ses mains, donc elle avait du mal à servir les gens au comptoir *(Ar Fouillez)*

**KONTOURNAÑ** [kɔ̃n'turnə] : vb. ; Contourner

**Da gass 'nê dre ar c'host(e) ha kontourn(añ) un tamm** : Pour les amener par le côté et contourner un peu *(Kleden)*

**KONTRAD** ['kɔ̃ntrəd-t] : [***contract*** 1499 ; ***contrat*** 1521] n.m. (pl. **-ou** [kɔ̃n'trɑːdu] **kontrajou** [kɔ̃n'trɑːʒu]) ; Contrat

**Ur c'hontrad oa bet passeet (e)tre an dow neuhe ?** : Un contrat fut alors passé entre les deux *(Poullaouen)*

**KOÑTRAVAÑSÏON** [kɔ̃travɑ̃'sijən] : n.m. (pl. **kontravañsionou** [kɔ̃travɑ̃'sjɔ̃ːnu]) ; Contravention

**Ha dao ! Ar jañdarmed da lakad dèi ur c'hoñtravañsïon** : Et vlan ! Les gendarmes de lui mettre une contravention *(An Uhelgoat)*

**KONTRE** ['kɔ̃ntre] : [***contre*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [kɔ̃n'tre-u]) ; Contrée

**Dow baotr yowank deus ar c'hontre** : Deux jeunes hommes de la contrée *(An Uhelgoat)*

**KONTREL / KONTRER** ['kɔ̃ntrəl] ['kɔ̃ntrər] : [***contrell*** 1499] n.m. ; Contraire

**Ar c'hontrel é** : C'est le contraire *(Poullaouen)* ; **Ah nann daon ! Ar c'hontrel 'n-hi(ni) é** : Ah dam non ! C'est le contraire ! *(Skrigneg)* ; **Charriter, er c'hontrel oa an dra-he lorc'hussañ toud** : Charretier, au contraire c'était ce qu'il y avait de plus glorieux *(An Uhelgoat)* ; **Lod bretant ar c'hontrel, med re-wir é !** : Certains prétendent l'inverse, mais ce n'est que trop vrai ! *(Poullaouen)* ; **Ar c'hontrel deuh ar pezh neugn laret amañ hi-mañ** : Le contraire de ce qu'ils ont dit ici-même *(Skrigneg)* ; **Ar c'hontrel deuh ur beg-difissil, hemañ zo un' dirastol** : Le contraire d'une personne difficile à satisfaire, c'est quelqu'un de facile à contenter *(Skrigneg)* ; **Med ga'r mekanik é ar c'hontrer ! Ga'r mekanik vije red d'ar laezh beañ tomm 'benn a zigoènfe** : Mais avec la machine c'est le contraire ! Avec la machine, il fallait que le lait soit chaud afin qu'il ne s'écrème *(Skrigneg)* ; **Be peus tud 'è, houïet walc'h, ma gallegn houll ahan(o)h rey ha rentañ jervij na reegn ket ma gallegn, ar c'hontrel é !** : Tu as des gens aussi, vous savez bien, s'ils pouvaient vous demander ils le faisaient et ils ne rendaient pas service quand ils

pouvaient, c'est le contraire ! *(Ponvel)* ; **Dre-amañ vije ket an dra-he ! Vije ket red beañ… Ar c'hontrel 'n-hin(i) é !** : Il n'y avait pas de ça par ici ! Il n'était pas nécessaire d'être… C'est le contraire ! *(Skrigneg)*

**KOÑVERS** ['kɔ̃:vərs] : [***koñvers*** 1943] n.m. (pl. **-ou** [kɔ̃'vɛrsu]) ; Commerce (cf. **KOMERS**)

**Pugur ma komer(et) ma goñvers ahe ar bla mil naw-c'hant pe(va)r ha pe(va)r-ugent** : Puisque j'ai pris mon commerce là en 1984 *(Plourac'h)* ; **Ya, aneet meus bet ur c'hoñvers, un ostiliri ha diw siri** : Oui, j'ai connu un commerce, un bar et deux scieries *(Lokarn)*

➢ **Be koñvers gantoñ** : Tenir un commerce ; **Ha hezh so koñvers gantoñ** : Il tient un commerce *(Skrigneg)*

**KOÑVERSANT** ['kɔ̃vɛrsən] : [***koñversant*** 1992] n.m. (pl. **-ed** [kɔ̃vɛr'sɑ̃ntəd-t]) ; Commerçant / **KOÑVERSANTES** [kɔ̃vɛr'sɑ̃ntəz-s] : n.f. (pl. **-ed** [kɔ̃vɛrsɑ̃n'teːzəd-t]) ; Commerçante (cf. **KOMERSANT**)

**Koñversanted ya** : Des commerçants, oui *(Skrigneg)* ; **Me(d) n'eus kime(d) goull ga'r c'hoñversanted dijar brem(añ)** : Mais il n'y a qu'à demander aux commerçants déjà maintenant *(Lannedern)*

**KOÑVERSASSÏON** [kɔ̃vɛrsa'sijən] : n.f. (pl. **-ou** [kɔ̃vɛrsa'sjɔ̃:nu]) ; Conversation (cf. **KAOS** ; **KONT**)

**Oh nann, n'int ket kap d'o(be)r ur goñversassïon ganit, ouz's walc'h** : Oh non, ils ne sont pas capables de faire une conversation avec toi, tu sais bien *(Plourac'h)* ; **An dra-s(e) zepand deus ar c'hoñversassionou vis(e) hag lod blijè dê papred bi 'tiskut(iñ) ar mo(d)-s(e)** : Ça dépend des conversations qu'il y avait, certains aimaient toujours discuter comme ça *(Kleden)* ; **Me(d) pé zigouee da ma mamm beañ war an treujou à chilou o c'hoñversassïon a ree un tamm passadenn 'benn mond ba'h an ti** : Mais lorsqu'il arrivait à ma mère d'être sur le seuil à écouter leur conversation, elle faisait un petit raclage de gorge avant d'aller dans la maison *(Skrigneg)* ; **Ur wech oa e(rr)o ur Parisïan (a)ssames gantoñ, set(e) vïe daw domp, 'benn dalc'h ar Parisïan *au courant* d'ar goñversassïon, vïe daw domp kaoseal galleg ur wech tre vare** : Il vint une fois en compagnie d'un Parisien, il nous fallait donc, pour tenir au courant le Parisien de la conversation, il fallait que nous parlions français de temps en temps *(Speied)*

**KOÑVERTISSAÑ** [kɔ̃vɛr'tisə] : [***couertissaff*** 1499] vb. ; Convertir

**Ha komañs da goñvertissañ (a)nê ene toud** : Et il commença là à tous les convertir *(Landelo)*

**KOOPERATIV** [ko.perativ] : n.m. (pl. **-ou** [ko.pera'tivu]) ; Coopérative

**Un tamm oa pugur oan ba'r c'hooperativ Lennon** : Il y avait un peu puisque j'étais à la coopérative de Lennon *(Plouïe)* ; **Direkteur ar c'hooperativ 'n-heñi nôa bet kredet ba ennomp ha nôa fïet fourniss aval-douar domp** : C'est le directeur de la coopérative qui avait cru en nous et fait confiance pour nous fournir des pommes de terres *(Sant-Wazheg)* ; **Ar re-he namp gwerzhet d'ar c'hooperativ !** : Nous les vendions à la coopérative ! *(Sant-Wazheg)*

**KOPÏAÑ** [ko'pijə] : [***copiaff*** 1499] vb. ; Copier

**War-lerc'h ar bresel oa sortïet ur bern materielou, ar reñ-s(e) so traou hag a egziste ba lec'h-ell raog ha set' neu'n ar Frañs na kopïet war ar re-s(e)** : Plein de matériel est sorti après la guerre, ce sont des choses qui existaient avant ailleurs et donc la France les avaient copiés *(Ponvel)*

**KORAL** ['koːrəl] : n.m. (pl. **-iou** [ko'ralju]) ; Chorale

**Me meus bet hezh ga un dèn ha' zo (e)n-im okupet dac'h ar c'horal** : Je l'ai eu d'une personne qui s'occupe de la chorale *(Sant-Wazheg)*

**KORBESENNIÑ** [kɔrbe'zɛni] : [***korbesenniñ*** 1992] vb. ; Couper les jambes (fig.)

**Ar re-gozh vise korbesennet raog tàe an nos** : Les vieux avaient les jambes coupées avant que la nuit arrive *(Poullaouen)*

**KORBILHAR** [kɔrbiʎar] : n.m. ; Corbillard

**Ar c'horbilhar oa ba toull an ilis (é) hortes dond maes** : Le corbillard attendait dehors à la porte de l'église *(Kergrist)*

**KORDED / KERDED** ['kɔrdəd-t] ['kɛrdəd-t] : [***cordet*** 1633] ad. ; Tressé (-e)

**Hag ur gijou, ur gijou-lèr pet(r)am ur gijou kerded** : Et des guides, des guides en cuir ou-bien des guides tressés *(Skrigneg)*

**KORDENN** ['kɔrdən] : [***corden*** 1464] n.f. (pl. **-ou** [kɔr'dɛnu]) ; Corde

✗ *m. comp.* : ***koat-kordenn***

**E lagad, e zowlagad vije war an hini a vije krog barzh ar gordenn** : Son œil, ses yeux étaient sur celui qui tenait la corde *(An Uhelgoat)* ; **Un hanter tro-gwï war ar gordenn (e)vid aretal (a)nèi** : Un demi-tour de clé sur la corde pour l'arrêter *(Berrien)* ; **'Vid lak(a)d ar c'hordennou ba'n treid, 'vïe chech(e)t 'ta !** : Pour mettre les cordes aux pieds, on tirait, tiens ! *(Speied)* ; **Pier ouïe mond da beg an tour ha lak ur sac'h en-dro d'ar vazhoulenn ba'r c'hloc'h ha kàer nïe ar c'hloier chech war ar gordenn oa ket dign-ha-daon** : Pierre savait aller au sommet du clocher et mettre un sac autour du battant de cloche et le bedeau avait beau tirer sur la corde il n'y avait pas de ding dong *(Kolloreg)* ; **Ur gordenn tew** : Une grosse corde *(Berrien)* ; **Staget ur gordenn ha diskennet ba'r bassen ha na taped i vab** : Il attacha une corde et descendit dans le sas et attrapa son fils *(Kleden)* ; **Passeal ar gordenn dre**

**zindan e feskennou** : Passer la corde par-dessous ses fesses *(Berrien)* ; **Dond a ree gate, lod teuie ur gordenn gate, lod-all teuie kilornou** : Ils apportaient, certains apportaient une corde, d'autres apportaient des seaux *(Plouïe)* ; **Vïer krog 'tiw(a)ll (a)nê ba-bord an heñchou ha vïe lak(et) ur gordenn dê** : On commençait à les garder au bord des routes et on leur mettait une corde *(Sant-Wazheg)* ; **Hag ni mamp tapet (a)naoñ ga ur gordenn...** : Et nous l'avions attrapé avec une corde... *(Lokmarïa)* ; **Ar strapenn vise laket ar gordenn war'nèi (e)vid stardo ar bilhojou** : On mettait la corde sur le pieu pour serrer les mancelles *(Poullaouen)* ; **Wa'r c'hampagn vis(e) chikour(e)t ar veuc'h dé al(añ), vis(e) fouilh(e)t ha gwel(e)t hag-eñw (e)ma mad e dreid, vis(e) lak(e)t ur gordenn war tr(o)ad ar leue ha chikour(e)t (a)nèi dé al(añ)** : À la campagne on aidait la vache à vêler, on fouillait et on regardait si son pied est bon, on mettait une corde sur le pied du veau et on l'aidait (la vache) à vêler *(Kleden)*

- **Kordenn-goat** : Corde de bois ; **Ha hemañ oa aet da zrailh(añ) koat, na drailhet ur c'hard kordenn-goat** : Et il partit hacher du bois, il hacha le quart d'une corde de bois *(Landelo)* ; **Toujust ma na drailhet ur c'hard kordenn-goat** : C'est tout juste s'il avait haché le quart d'une corde de bois *(Landelo)* ; **Hemañ na drailhet un tri-c'hard kordenn-goat** : Il hacha le trois quarts de la corde de bois *(Landelo)* ; **Na drailh(et)-heñw, digasset ur gordenn-goat !** : Il hacha, apporta une corde de bois *(Landelo)* ; **Ar vucherien vije 'h o(be)r kordennou** : Les bûcherons faisaient des cordes *(An Uhelgoat)* ; **Pé vije bet un atak, an devechou war-lerc'h vïeh 'charr(ad) ar re-varw, ar wech-all vije charreet kordennou-koat ! Vijent laket 'dreus, renket war 'r c'harr ! 'Dreus ar mod-se, 'vel kordennou-koat ha goud(e)-se vïe gwraet an toull ha vij(e) sklapet toud barzh !** : Lorsqu'il y avait eu un attaque, les jours d'après vous charroyiez les morts, l'autre fois on charroyait des cordes de bois ! On les mettait de travers, rangées sur la charrette ! De travers comme ça, comme des cordes de bois et ensuite on faisait un trou et on y balançait tout à l'intérieur ! *(An Uhelgoat)*
- **Ober ga'r gordenn** : Utiliser la corde (se pendre) ; **Heñ na gwraet ga'r gordenn** : Il avait utilisé la corde (s'était pendu) *(Kolloreg)*
- **Ober tro d'ar gordenn** : Bien savoir travailler *(Plouïe)*
- **Us(añ) ar gordenn ga'n toull** : Faire faillite / Tirer le diable par la queue *(Plouïe)*

**KORDENNIÑ** [kɔr'dɛni] : [***cordenna*** 1659] vb. ; Corder

- **Kordenniñ e vlew** : Se faire des tresses ; **Deus amañ ha 'h añw da gordenniñ da vlew dit !** : Viens ici, je vais te faire des tresses ! *(Skrigneg)*

**KORDIGELLAÑ / KORDÏELLAÑ** [kɔrdi'(g)ɛlə] : [***kordigella*** 1878] vb. ; Entortiller

**Ha vije lakeet ur bladenn mo(d)-se ahe gis-se ha un tamm plous war-gourr(e) goude hag kordïellet ar plous tro-war-dro !** : On mettait un plateau là comme ça, après un peu de paille par-dessus et on entortillait la paille tout autour ! *(Skrigneg)*

**KORDONES** [kɔr'dɔ̃nəz-s] : n.f. (pl. **-ed** [kɔrdɔ̃'neːzəd-t]) ; Jeune fille (en costume)

**Damait oa deut ur gordones amañ** : Tout à l'heure une jeune fille en costume était venue ici *(Poullaouen)*

**KORLEDENN** [kɔr'leːdən] : [***korledenn*** 1992] n.f. (pl. **-ou** [kɔrle'dɛnu]) ; Coiffe du Poher

**KORN** [kɔːʳn] : [***corn*** 1499] n.m. (pl. **-iou** ['kɔrɲu]) ; Coin

**Pass ba hor c'horn demp-ni** : Pas dans notre coin à nous *(Skrigneg)* ; **Ur c'harr vise laket ba-lec'h vis(e) ur c'horn sec'h !** : On mettait une charrette là où il y avait un coin sec ! *(Karais)* ; **Heñ 'n-im lake 'taw ba'r c'horn du ha houlle sè d'evañ !** : Il se mettait toujours dans le coin noir et demandait donc à boire ! *(Ar Fouillez)* ; **Peb korn neus un tammig i hano, hano gwech-all ar vro** : Chaque coin a son petit nom, le nom du pays d'autrefois *(Kolloreg)* ; **Ha c'hoazh vije koeñset deus korn an daol, vije sterdet** : De plus on le coinçait au coin de la table, il était serré (le moulin à pâté) *(Skrigneg)* ; **Sete hañw aseo war korn ar harzh ha kontañ deusountoñ i-hun** : Il s'assied donc dans sur le coin du talus et parlait tout seul *(Skrigneg)* ; **Ah ! N'on ket bet barzh ar c'horn-mañ c'hoa(zh), yan da sell deuh an traou** : Ah ! Je ne suis encore jamais allé dans ce coin-là, je vais aller voir tout ça *(Plonee)* ; **Hag a oa sort e-béd ba'n ti ahe, nime(d) un daol ha' oa ba'r c'horn ahe** : Et il n'y avait absolument rien dans la maison là, seulement une table qui se trouvait là dans le coin *(Plouïe)* ; **Ar meliner, ya ! Hag a vije ar vil(in) ba ur c'horn deuh penn-traoñ an ti hag ar saout ba'r penn-all !** : Le meunier, oui ! Et le moulin était dans un coin du bas de la maison et les vaches à l'autre bout ! *(Skrigneg)* ; **Oh nann pé zigouees ba'r c'horn deuh ar park beñ neuhe jome un tamm ene ha vije ket labouret tre** : On non quand tu arrivais dans un coin du champ ben alors il restait un peu là qui n'était pas tout à fait travaillé *(Plouïe)* ; **Ha kalz difer(añ)s so, kar pep korn a na e zañs ha na reegn keme(d) o zañs** : Et il y a beaucoup de différences car chaque coin avait sa danse et ils ne dansaient que leur danse *(Plourac'h)* ; **Derc'het hoñzh ba korn ar c'hrow, lesket ket hoñzh tond-mês da heuilh ar re-ell** : Gardez-la dans le coin de la crèche, ne la laissez pas sortir pour suivre les autres *(Lokarn)* ; **'H eegn barzh o c'horn pelloc'h, goude vé den e-bed araokè ! Ha mim vije war-lerc'h** : Elles allaient dans leur coin plus loin, bien qu'il n'y avait personne devant elles ! Nous étions derrière *(Sant-Nigouden)* ; **Ar vugal(e) vé sklapet ba ur c'horn, pugur feus ket den e-bed da gass 'nê da di tud-all** : On jette les enfants dans un coin, puisque tu n'as personne pour les amener chez les autres *(Lannedern)* ; **Ha go(ude)-se reer ar c'hrogad kont' ar gaos, ar merc'hed teue ha vise kont' ar gaos 'korn an tan** : Et ensuite on se tapait la discute un moment, les femmes venaient et on tapait la discute au coin du feu *(Lannedern)* ; **Wechou vis(e) keme(d) ur c'horn deuh un ti pe ur gostenn deuh un ti ha' vis(e) in mein, 'hend-ell vis(e) in agloiou** : Il n'y avait parfois que le coin d'une maison ou le côté d'une maison qui était en pierre, sinon c'était en agglo *(Lokarn)*

- **A(v)el-gorn** : Tourbillon ; **Ar re-gozh meus klêt (a)taw lared glee ket an nen chom en a(v)el-gorn** : J'ai toujours entendu les vieux dire qu'il ne fallait pas rester sur le passage d'un tourbillon *(Kergrist)*

- **Ba korn ar c'ho(ui)gn** : Au coin du feu ; **Pé oa aet ba-kichenn an tan barzh da domm ba korn ar c'hogn** : Quand il partit à côté du feu à l'intérieur se réchauffer au coin du feu *(Plonee)* ; **Ha tost d'an tan, ba korn ar c'hogn !** : Et près du feu, au coin du feu *(Berrien)* ; **Me wele ar merc'hed hag a voa o h(w)rïad ba korn ar c'houign ha ga'n tan : flamm-tan ba o siminal vras** : Je voyais les femmes qui cousaient au coin de l'âtre et le feu : une flambée dans leur grande cheminée *(Plonee)*
- **Ba korn ar c'houj** : Au coin de la cheminée ; **Ka(v)oud gwelloc'h dond ba korn ar c'houj (e)vid mond ba'n amzer yin, chimudig é** : Préférer aller au coin de la cheminée que par le temps froid, il est frileux *(Laz)* ; **Ha med vïent toud ba korn ar c'houch am(añ) gi-m(añ)** : Et, mais ils étaient tous au coin de l'âtre ici-même *(Sant-Wazheg)*
- **Diwar gorn ur chupenn** : Au coin d'une veste ; **Ar c'hañw ! Ar baotred vije lak(et) ur ruban du diwar gorn o chupenn ah(e) pa vije kañw, vije gwel(et) lar oagn in kañw** : Le deuil ! On mettait aux garçons un ruban noir là au coin de leur veste lorsqu'il y avait deuil, on voyait qu'ils étaient en deuil *(Skrigneg)*

**KORN** [kɔrn] : [vx. br. ***corn***] n.m. (pl. **kerniou** ['kɛrnju]) ; Corne

**Vênt stag dre o c'herniou** : On les attache par leurs cornes *(Skrigneg)* ; **Deut oa-i bet dé galmañ go(ude)-se, me(d) hou(zh) nôa bet poan 'è ! Ar c'horn oa torr(e)t** : Elle avait fini par se calmer ensuite, mais elle avait eu mal aussi ! La corne était cassée *(Laz)*

- **Loned-korn** : Bêtes à cornes ; **Beñ ur fet vras é-i hag amañ ar patroñ, sete Sant-Herbod é patroñ ar loned-korn** : Ben c'est une grande fête et ici le patron, Saint-Herbot est donc le saint patron des bêtes à cornes *(Plonee)*
- **Tarow penn-kerniou** : Taureau à cornes ; **Sertenamant vis(e) kass(et) ar veuc'h d'an tarow, un tarow penn-kerniou daoñ 'vel n'ounn ket pet(r)a ha' ràe ur leue doc'h** : On envoyait certainement la vache au taureau, un taureau muni de cornes comme je ne sais pas quoi, qui vous donnait un veau *(Kleden)*

**KORN-BEUC'H** [kɔrn'bø:x-h] : n.m. (pl. **kerniou-beuc'h** ['kɛ̀rnju,bø:x-h]) ; Corne de vache / Coffin

**Ha vis(e) lak(et) ur c'horn-beuc'h ga dour ha vis(e) tremp(et) ar min-lemmañ ba hezh** : Et on mettait un coffin contenant de l'eau et on y trempait la pierre à aiguiser *(Kleden)*

**KORN-BOUD / KRON-BOD** [kɔ̀rn'bu:d-t] [kɔ̀rn'bo:d-t] : [***korn-boud*** 1850] n.m. ; Cor

**Ba ar feurmiou bras a vije ur c'horn-bod da hopal an dud d'o lein** : Il y avait un cor dans les grandes ferme pour appeler les gens à leur repas (du midi) *(Skrigneg)* ; **An dra-he so ur c'horn-bod ! Gwich-all vije laket ah(e) d(a) lakad ar men-hegor'nn ! Ur boutig vije gwraet deus an dra-he, ur boutig-falc'h !** : C'est un cor ! Autrefois on mettait ça là pour mettre la pierre à faux ! On appelait ça un coffin ! *(Skrigneg)* ; **Ne c'hwitell ket kin ! Torr(e)t é e c'hwitell ! Kar bet oa bet, pa vij(e) François ba'h ar c'hoat ah(e), 'h een ba'r preness ahe his-se hag a c'hweèn ba'r c'horn-bod** : Il ne siffle plus ! Le sifflet est cassé ! Car il fut un temps, lorsque François était là dans le bois, j'allais à la fenêtre là comme ça et je soufflais dans le cor ! *(Skrigneg)*

**KORN-BRO** [kɔ̀rn'bro:] : [***korn-bro*** 1790] n.m. ; Région / Coin / Pays (cf. **BRO / REJÏON / TRO**)

**Ur c'horn-bro abandonet kichenn Koat-Frew** : Une région désertée à côté du Bois du Fréau *(Poullaouen)*

**KORN-BUTUN / KORN** [kɔrn'bytyn] [kɔrn] : [***korn-butun*** 1850] n.m. ; Pipe de tabac

**Lak a ra tan ba e gorn-butun da ho(r)tos** : Il met le feu à sa pipe de tabac en attendant *(Lokmarïa)* ; **Ma zad-kozh vije ga i gorn ha mamm-gozh vije à wrïad** : Mon grand-père avait sa pipe et ma grand-mère cousait *(Skrigneg)* ; **Un tamm barretenn-dir vise gwraet ha vis(e) gwraet tan (e)vid alum ar c'horn-butun** : On faisait une petite barrette d'acier et on faisait du feu pour allumer la pipe de tabac *(Kleden)* ; **Ma zad-kozh vije ba'h ar c'hougn ga i gorn à vutunad ha mamm-gozh vije fichañ sïer ha fichañ dilhad** : Mon grand-père était au coin du feu fumant sa pipe et grand-mère raccommodait des sacs et des vêtements *(Skrigneg)* ; **Ga o zirénn(ou), ar re-h(e) ree an dra-h(e), ar yont(r) kozh ah(e) ha heñ vé e gorn-butun gantoñ, heñ grogè ke(t) ar gwen(an) gantoñ !** : Avoir leurs briquets, ils faisaient ça, le vieil oncle là qui a sa pipe de tabac, les abeilles ne l'attaquaient pas ! *(Laz)*

- **Heñ dal ket ludou ur c'horn-butun !** : Il ne vaut pas les cendres d'une pipe ! (c-à-d. il ne vaut pas grand-chose) *(Laz)*
- **Mond da dorriñ ar c'horn-butun** : Aller au casse-pipe ; **Med oa ket grav a-walc'h, goud(e)-se na keuñ lar ma vije bet grav, oa ket bet (ne)med pemzete ba'n ospital ha renket dond en-dro da dorriñ 'r c'horn-butun !** : Mais ce n'était pas assez grave, ensuite il regrettait que ce n'eut pas été grave, il n'avait été qu'une quinzaine à l'hôpital et fallait retourner au casse-pipe ! *(An Uhelgoat)*

**KORN-VALC'H** [kɔrn'valᵃx-h] : n.m. ; Coffin (cf. **BOUTIG-FALC'H**)

**Ar c'horn-valc'h da lakad ar mên-(hi)golenn** : Le coffin pour mettre la pierre à faux *(Berrien)* ; **Dour vije ba'r c'horn-valc'h hag un tamm voenn da zelc'hen ar men e-barzh** : Il y avait de l'eau dans le coffin et un peu de foin pour y tenir la pierre *(Berrien)* ; **Ar men-lemmañ hag ar c'horn-valc'h vije staget deus ar senturenn** : La pierre à aiguiser et le coffin étaient attachés à la ceinture *(Berrien)*

**KORNAD / KORGNAD** ['kɔrnəd-t] ['kɔrŋəd-t] : [***qornad*** 1732] n.m. (pl. **kornajou** [kɔr'nɑ:ʒu]) ; Région / Pipe de (cf. **KORN-BUTUN)**

**Lesquélen zo ato ba Lokereg, an heñi neus c'hoant d'ond da wel p(e)-lec'h oa, ba kornad Brasparzh** : Lesquélen est toujours à Loqueffret, celui qui veut aller voir où c'était, dans la région de Brasparts *(Lokered)* ; **Gwir é vije ur hortosenn : bara, kig, ur bann'h kafe ga lambig barzh hag ur c'horgnad-putun da-houde** : C'est vrai

qu'il y avait une collation à 10 heures, du pain, de la viande, un coup de café avec du lambig et une pipe de tabac ensuite *(An Uhelgoat)*

**KORNAL** ['kɔrnəl] : [***cornal*** 1723] vb. ; Faire grand bruit

**Un eured 'kornal** : Une noce faisant grand bruit *(Poullaouen)*

**KORNBLEGENN** [kɔrn'bleːgən] : [***kornblegenn*** 1992] n.m. ; Lacet (virage)

**Ha prestig goude ba ur c'hornblegenn** : Et peu après dans un lacet *(An Uhelgoat)* ; **Kês da-beked ar c'hornblegenn !** : Va jusqu'au virage ! *(Plouïe)*

**KORNIGELL** [kɔ̀r'niːgəl] [kɔ̀r'niːɟəl] : [***corniguell*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [kɔrni'gɛlu] [kɔrni'ɟɛlu]) ; Toupie

**Ga e gornigell vihen** : Avec sa petite toupie *(Berrien)*

**KORNÔG / KORNOWEG** [kɔr'noːg-k] [kɔr'nɔwəg-k] : [***cornouec*** 1464] n.m. ; Ouest

**Alïes pé vé an a(v)el c'hweo deus ar c'hornôg vé tost ar glô ha meus bet klêt ga ma zud lared « Oh matresse vriso an de da-beked an abard'he »** : Souvent quand le vent souffle de l'ouest la pluie est proche, et j'ai entendu mes parents dire « Oh peut-être que le temps se raccourcira jusqu'au début de soirée *(Plouïe)*

- **Pa c'hwezh an a(v)el diwar ar c'hornoweg / Vé tapet meur a hinoweg** : Quand le vent souffle de l'ouest / Se font attraper nombre de naïfs *(Plouïe)*

**KORNZIGORIÑ** [kɔrnzi'goːrə] : [***korn-zigeri*** 1876] vb. ; Entrebâiller

**Heñw a gornzigor an nor** : Il entrebâille la porte *(An Uhelgoat)*

**KORRESPOÑDAÑS** [kɔrɛspɔ̃dɑ̃s] : n.f. (pl. **-ou** [kɔrɛspɔ̃'dɑ̃su]) ; Correspondance

**Nann-nann, war an tu-se oa ket kement korrespoñdañs** : Non-non, de ce côté-là il n'y avait autant de correspondance *(Kolloreg)* ; **Hezh na goulennet diga papa d'ond ahe gis-se beb sunezh, d'ar gwener, d'ober e gorrespondañs** : Il avait demandé à papa d'y aller comme ça chaque semaine, le vendredi, pour faire sa correspondance *(Skrigneg)*

**KORRIGAN** [kɔr'iːgən] : [***corriguan*** XVIII[e]] n.m. (pl. **-ed** [kɔri'gɑ̃ːnəd-t]) ; Korrigan / **KORRIGANES** [kɔri'gɑ̃ːnəz-s] : n.f. (pl. **-ed** [kɔrigɑ̃'neːzəd-t]) ; Korrigane

**Me vo da gontañ ur wech ur mod boutiked, korriganed** : Je vais raconter une fois ce qui concerne les nymphes, les korrigans *(An Uhelgoat)*

**KORRIJAÑ** [kɔ'riːʒə] : [***courrigaff*** 1499] vb. ; Corriger

**Gleet vé choñjal ba'r re-all... Nann ! Nitra ! Ha vïeh korrijet c'hoazh ha frêet ha langachet ga ho mamm** : Il faut penser aux autres... Non ! Rien ! Et tu étais corrigée en plus, fouettée et engueulée par ta mère *(Plonee)* ; **Pugur me meus ket bet droad da gorrij houzh ! Kar an dow-all zo bet sujet ga'r bod-panal !** :Puisque je n'ai pas eu le droit de la corriger ! Car les deux autres ont été soumis au martinet ! *(Plonee)*

**KORV** [kɔrv-f] : [***corff*** 1499] n.m. (pl **-ou** ['kɔrvu]) ; Corps

**Ur c'horv arboelleg** : Un corps traité avec ménagement *(Lannedern)* ; **Gwraet ur c'hroc'hen (a)nèoñ da lakad war e gorv** : La peau adaptée à son corps *(Plonee)* ; **Ha hemañ neuse teu ur vouezh deus e gorv** : Il lui vient alors une voix de corps *(An Uhelgoat)* ; **Magadurezh é pezh a brofit da gorv, pezh a zebes** : La valeur nutritive c'est ce dont ton corps profite, ce que tu manges *(Skrigneg)* ; **An dra-s(e) zepande deus ar goñformassïon ha deus ar c'horv, deus an eskorn** : Ça dépendait de la conformation et du corps, de l'ossature *(Kareis)* ; **Ha oa renk(et) o(be)r seizh kwech seizh tamm deus korv Gewr (a-)benn lak anèoñ ba'n toull !** : Et il fallut faire sept fois sept bout du corps de Gewr avant de le mettre dans le trou ! *(Landelo)* ; **Ha bi oa lod-ell neu'n, goud(e) nagn korv dalveent mann e-bed dram nagn ket bolonte !** : Et il y en avait d'autres alors, bien qu'ils avaient du corps ne valaient rien du tout parce qu'ils n'avaient pas de volonté ! *(Kleden)* ; **Pet(r)a é ar pezh oa ar brassañ fenaient oa ba ho korv ?** : Quelle est la partie la plus fainéante de votre corps ? *(Kleden)* ; **Hag a vije deuh ar mintin vije war ar planken neuhe, vïe gwel(et) ar c'horvou 'hond ba'r mor neuhe !** : Et il y avait le matin, c'était alors sur la planche, on voyait les corps allant alors à la mer ! *(An Uhelgoat)* ; **Me(d) un noñr vije leusket digor, pa 'h ee ar c'horv kuit, d'ablam da c'hwezh ar maro d'ond-kuit, kuit d'ar maro da zond dizhtu** : Mais on laissait une porte ouverte, lorsque le corps partait, afin que l'odeur de la mort soit chassée, pour éviter que la mort vienne de suite *(Skrigneg)*

- **Be droug ba e gorv** : Être en colère ; **Sur a-walc'h loariataet, droug ba e gorv** : Sans doute pris d'une crise de folie, de colère *(Poullaouen)*
- **Be kiget mad ba e gorv** : Être bien en chair ; **Heñ vis(e) kiget mad ba e gorv 'e toud** : Il était tout bien en chair également *(Plouïe)*
- **Be un imor ba e gorv** : Être de mauvaise humeur ; **Ma'hat oa ar lapouss zo un imor ba e gorv** : Sûrement que l'oiseau est de mauvaise humeur *(An Uhelgoat)*
- **Chech war e gorv** : Tirer sur la guigne ; **Ene vé chechet war da gorv** : Là ça te tire sur la guigne *(Plouïe)*
- **Leun e gorv** : Plein sa musette (saoul) ; **Leun e gorv daoñ** : Il a plein sa musette (saoul) *(Berrien)*

- **Low-korv** : Puces ; **Nann ! Na ma c'hoar din neus bet low-korv ha me meus ket bet !** : Non ! Ni ma sœur na eu de puces et moi non-plus ! *(Plonee)* ; **Mé c'hoar din na bet, pad ur c'hrogad, low-korv** : Ma sœur avait eu, pendant une période, des puces *(Plonee)*
- **Ur c'horv arboelled bad kem(ed) pedir eur war'n-ugent hirroc'h 'vid un'-all** : Un corps traité avec ménagement ne dure que vingt-quatre heures de plus qu'un autre *(Laz)*
- **Ur c'horv-dèn solud** : Une personne très costaude *(Plouïe)*

**KORVAD** ['kɔrvəd-t] : [***corffat*** XVIIIe] n.m. (pl. **korvajou** [kɔr'vɑːʒu]) ; Ventrée (cf. **KOVAD**)

**Sete mamm ree yod-siled be-vech pa teue pudur blije an dra-he daoñ, sete ree ur c'horvad ahe** : Maman faisait donc de la bouillie d'avoine chaque fois qu'il venait puisqu'il aimait ça et donc il en faisait une ventrée *(Skrigneg)*

- **Re-gorvad** : Indigestion / Trop grosse ventrée ; **Kreu(v)iñ a rign ga'r re-gorvad !** : Ils crèveront d'indigestion *(Lokarn)*

**KORVED** ['kɔrvəd-t] : [cf. ***corffecq*** 1633] adj. ; Bien faite (femme, fille)

**Korved-braw é** : Bien (joliment) faite (femme, fille...) *(Berrien)* ; **Oh ! Med korved-braw a oa !** : Oh ! Mais elle était bien foutue ! *(Skrigneg)* ; **Ya, med korved-braw walc'h oa, med memes-tra ! Ah ! Me lar dit oa ket passeet nes na oa gwelet ! Kar gweled un' en oad-se ga un tamm kosh chort berr-berr-berr c'hoazh !** : Oui, mais elle était assez bien foutue, mais quand-même ! Ah ! Je te dis qu'elle n'était pas passée inaperçue ! Car voir une de cet âge-là avec un vieux short hyper court en plus *(Skrigneg)*

**KORVEENN** [kɔr'veːən] : [***corueen*** XVIII[e]] n.f. ; Corvée

**An dra-he oa ur gorveenn dê 'e toud !** : C'était aussi une corvée pour eux ! *(Skrigneg)*

**KORVENT** ['kɔrvɛn-t] : [***coruent*** 1499] coll. (sing. **-enn** [kɔr'vɛntɛn]) ; Tourbillons de vent

**Amañ ma gwelet ar gorventenn ba lost ar leur** : Ici j'avais vu le tourbillon au fond du terrain *(Poullaouen)*

**KORZ / KORJ** [kɔrz-s] [kɔrʒ] : [vx. br. ***cors***] coll. (sing. **-enn** ['kɔrzən] ['kɔrʒən]) & n.m. (pl. **-ou** ['kɔrzu]) ; Roseaux / Fanes / & n.m. Tige (cf. **KAOL** ; **SKORJ**)

**Kanellou vise gwraet ga'r c'horz** : On faisait des bobines avec la tige *(Poullaouen)* ; **Korz-'valouar, komañs(e)t eint d'o(be)r korz !** : Des pieds de pommes de terre, elles ont commencé à faire de la tige ! *(Speied)* ; **Ar c'horz deusoute, pe n'é ket ar c'horz é...** : Leur tige, ou ce n'est pas la tige... *(Skrigneg)* ; **Trec'hiñ ar c'horz, digorzenniñ ar patates** : Couper les fanes, effaner les patates *(Skrigneg)* ; **Reegn kemed tap ar c'horzou warne un tamm bihen hag ar re-h(e) 'h ee vounnus war-raog, pugur nagn ket pato dé jerriñ na mann e-bed ! Ha goude pé vise ka(v)et pato war-lerc'h, pezh-a-gar** : Elles ne faisaient que prendre les tiges un petit peu, elles avançaient rapidement, puisqu'elles n'avaient pas de patates à ramasser ni rien ! Et après lorsqu'on trouvait des patates à la suite, en veux-tu en voilà *(Ponvel)*

- **Korz-patates** : Fanes de patates ; **Me meus bet klêt o(be)r korz-patates dalc'h-mad !** : J'ai toujours entendu dire « korz-patates » ! *(Skrigneg)*

**KORZ-DOUR** [kɔrs'tuːr] : coll. ; Œnanthe safranée (crocata)

**Ur gaseg na debet korz-dour ba'r prad ha houzh na (e)n-om ampoesonet** : Une jument avait mangé de l'œnanthe aquatique et elle s'empoisonna *(Kleden)*

**KORZ-KANELL** [kɔrs'kɑ̃ːnəl] : coll. ; Berce commune (plante) *(Poullaouen)*

**KORZAILHENN** [kɔr'zaʎən] : [***cornaillenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [kɔrza'ʎɛnu]) ; Gosier (cf. **GOURLEÑIENN**)

- **Aval ar gorzailhenn** : La pomme d'Adam *(Poullaouen)*

**KOSHAAD** [ko'sɑːd-t] : [***cozaat*** 1659] vb. ; Vieillir (cf. **KOZHAÑ**)

**Komañs on da goshaad** : Je commence à vieillir *(Plouïe)* ; **Eh didoñ ! Komañs(e)t out da goshaad neuhe...** : Ah dis donc ! Tu commences à vieillir alors... *(Skrigneg)* ; **Pa vije dornet ar c'herc'h vije destumet toud ar pell da lakad ba'h ar holc'hijou mo(d)-se, da zigentañ vijent uhel-uhel ha sul-vïañ ma a gosheent a ziskennès 'e** : Lorsqu'on battait l'avoine, on ramassait toute la balle pour mettre comme ça dans les couettes, au tout début elles étaient très hautes et plus elles vieillissaient, plus tu t'affaissais *(Skrigneg)*

**KOSHOUARN** [kos'uwərn] : n. ; (de la) Ferraille de récupération

**Tamm koshouarn mod-se ba dan he boutou, us eint** : Un peu de ferraille de récupération comme ça sous ses souliers, ils sont usés *(Kolloreg)*

**KOSH-KLAÑW** [kos'klɑ̃w] : ad. ; Maladif

**Hezh zo kosh-klañw** : Il est maladif *(Plouïe)*

**KOST-AR-C'HOAT / KOST-ER-C'HOAT** [kɔsta'hwad-t] [kɔste'hwad-t] : n.m. ; Kost ar C'hoat (région comprenant les communes Sainte Brigitte, Mellionnec, Lescouët-Gouarec, Perret, Plélauff) / Danse Kost ar C'hoat

**Ha (e)mañ ar C'host-er-c'hoat barzh ha (e)mant popred ba ar Poher** : Et c'est le Kost-er-c'hoat et ils sont toujours dans le Poher *(Plourac'h)* ; **Barzh ar C'host-er-c'hoat a vrodign ga o zreid** : Dans le Kost-er-c'hoat (danse) ils brodent leurs pas *(Plourac'h)*

**KOSTE / KOST** ['kɔst(ə)] ['kɔs] : [***costez*** 1499] n.m. (pl. **kostïou** [kɔs'tiw]) ; Côté / En pente / & par ext. Ridelle de côté / & conj. Du côté de

**Amañ hi-mañ ba-koste Uhelgoat** : Ici-même du côté d'Uhelgoat *(An Uhelgoat)* ; **Ha lod-all chete 'nê ba-kost' ar c'hleuñ** : Certains les jetaient en bord de talus *(Skrigneg)* ; **Ha sete ba ur piess-all neuhe ba'r c'hoste** : Et donc alors dans une autre pièce à côté *(Ar C'hastell-Ne)* ; **An dra-m(añ) oa ar c'hostïou vise gwraet deusoute** : On appelait ça les (ridelles de) côtés *(Kareis)* ; **Un tamm douar oa gantoñ ahè en un tu mennaket ba'r c'hostïou ahè** : Il possédait un bout de terre là quelque part dans les alentours là *(An Uhelgoat)* ; **Ha skloumet un tamm bihen ba'r c'hostïou (e)vid ampech daoñ da sevel 'e ga'n a(v)el, (e)vid ampech an dour d'ond barzh** : Et on le nouait un petit peu sur les côtés pour l'empêcher de se lever à cause du vent, pour empêcher l'eau de pénétrer *(Berrien)* ; **C'hwi lakeo ho kasketenn war kost ho pénn, n'o ket gwelet !** : Vous mettrez votre casquette sur le côté, on ne verra pas *(Plonee)* ; **Vïe daw 'è tap(ed) ur balia(d)-douar deus kost(e) ar c'hleuñ dé lakad wa'r c'hleuñ ha vis(e) daw rann(añ)** : Il fallait prendre une bêchée de terre du flanc du talus pour mettre sur le talus et il fallait diviser *(Sant-Wazheg)* ; **Med, an istoar zo passêt ga ur yont din-me ba Kerzïou ahe gis-se, ba'r c'host ahe gis-se** : Mais, l'histoire s'est passé avec un oncle à moi à Kerziou ici-même, dans le coin ici-même *(Kleden)* ; **Dow goste ar pi-moc'h istribilh, lard neuhe** : Deux côtés du cochon en suspens, gras alors *(Skrigneg)* ; **Chom oa ar beg ba e feuskennou toud, ar machin toud ba'r c'host 'ha** : Tout le bout était resté dans ses fesses, tout le machin dans le côté *(Landelo)* ; **Med ba-lec'h a vije prajou ha' oa un tammig koste gate** : Mais là où il y avait des prés qui étaient un peu en pente *(Plouïe)* ; **Amañ oa kost-hardi ba-lec'h emomp amañ !** : Ici c'était très proche de là où nous sommes ! *(Plonee)* ; **Ah ! Hezh so koste gantoñ, med koste zo moien da gaoud ba douar mad 'è** : Ah ! Il est en pente, mais on peut avoir de la pente dans de la bonne terre également *(Kleden)* ; **'Bénn teu divïou tomm ah(e) his-s(e), kost ar voger ha wechou welefeh ur fordelled re-zu !** : Quand les journées chaudes arrivaient là comme ça, à côté du mur et parfois vous voyiez une nuée de noires ! (fourmis ailées) *(Laz)* ; **Ur veuc'h c'hweè ha vise daw lak an trokar barzh enni neu'n da zic'hweïñ 'nèi, ba'r c'hostïou am(añ) !** : Une vache gonflait et il fallait lui mettre alors un trocart pour la dégonfler, ici dans les flancs ! *(Kareis)*

- **An dow damm koste** : Les deux côtés ; **Ya, vije sallet an dow damm koste ! Ah, med sallet mad hañ !** : Oui, on salait les deux côtés ! Ah, mais bien salés hein ! *(Kallag)*
- **Ar c'host-all** : L'autre côté ; **An dra-he oa an eur hag a teuie an otro-person d'ar mare-se deus ar c'host-all d'ar lenn d'ober e bateriou diveo d'an ilis** : C'était l'heure à laquelle le recteur venait à cette époque-là, de l'autre côté du lac, pour faire ses dernières prières à l'église *(An Uhelgoat)* ; **Eñ oa ba'r c'host-all d'ar barres** : Il était de l'autre côté de la commune *(Skrigneg)*
- **Ba'r c'host-all da** : Au-delà de ; **Ba'r chost-all d'ur blavezh** : Au-delà d'un an *(An Uhelgoat)*
- **Doc'h kost(e)** : Du côté de ; **Hag ar re-m(añ) oa deut toud doc'h kost(e) Poullaouen** : Et ils étaient tous venus du côté de Poullaouen *(Kleden)*
- **Douar war-goste** : Terrain en pente ; **Douarou ha vise koste gate, douar war-goste** : Des terres qui étaient en pente, un terrain en pente *(Plouïe)*
- **Dre ar c'host(e)** : Par le côté ; **Da gass 'nê dre ar c'host(e) ha kontourn(añ) un tamm** : Pour les amener par le côté et contourner un peu *(Kleden)* ; **Ha vïe daw mond dre ar c'hoste, dre ar c'hoste-tre, pugur oa re a bri ba'r c'hreis** : Et il fallait aller par le côté, juste par le côté, puisqu'il y avait trop de boue au milieu *(Plonee)*
- **Hag ar c'hostïou-all** : Et les alentours ; **Meump kime mond koste Plouvorn hag ar c'hostïou-all ahe** : Nous n'avons qu'à aller du côté de Plouvorn et les alentours là *(Berrien)*
- **Gweled e gostïou deus e roched** : Ne plus lui voir que la peau sur les os ; **Gwelet vïe o c'hostïou deus o roched** : On ne leur voyait plus que la peau sur les os *(Skrigneg)*
- **Klwijenn-goste** (pl. **klwijennou-koste**) : Ridelles de côté ; **Ar re-mañ ar c'hlwijennou-koste** : Celles-ci, les ridelles de côté *(Berrien)*
- **Kost e benn** : Sa tempe ; **Tapet neus ur mell boss ba kost i benn** : Il s'est pris une sacrée bosse sur la tempe *(Poullaouen)* ; **Ha lopeta deus e du deus kost e benn (e)n-ur lared d'ar chô (a-)raog, an heñi beg : Hei !** : Il tapotait de son côté sa tempe en disant au cheval de devant, celui de tête : Hue ! *(Poullaouen)*
- **Kost-ha-kost** : Côte à côte ; **Beñ an dow chô vïe kost-ha-kost ga'r sparl, heñw vïe staget deuh an alar, sete pé yee ar c'heseg war ar raog, an alar yee ba'n douar** : Ben les deux chevaux étaient côte à côte avec le palonnier, il était attaché à la charrue et donc quand les chevaux avançaient, la charrue allait dans la terre *(Plonee)* ; **Ar sparl vise laket dow geseg kost-ha-kost ha dow-all a-raog, pe(va)r geseg vise laket war an ar** : Le palonnier on mettait deux chevaux côte-à-côte et deux autres devant, on mettait quatre chevaux à la charrue *(Berrien)* ; **Un ti-doub, diw or kost-ha-kost, un tamm rijenn-vein ba'r c'hreis 'hat** : Une maison mitoyenne, deux portes côte-à-côte, une petite strie de pierre au centre *(An Uhelgoat)*
- **Koustañ kér d'e gostïou** : Payer cher de ses côtes (en travaillant à la faux) ; **An heñi oar ket go(v)eled mad e valc'h a goust kér d'e gostïou, pugur droc'h ket mad** : Celui qui ne sait pas bien battre sa faux, ses côtes le payaient cher, puisque ça ne coupait pas bien *(Berrien)*
- **Lakad *ub.* da goste** : Mettre *qqn.* à l'écart ; **Hezh oa un tamm bihen laket da goste** : On le mettait un peu à l'écart *(Plouïe)*
- **Lak erc'hent (a)-gost(e)** : Mettre de l'argent de côté ; **Pé vise gwerzh(et) ur lon m(e)nneket neu'n vise ur bilhed pennaket pe diw ma'hat ha gouel-Mikêl vise daw pêo (iv)e, vise daw lak erc'hent 'gost' hañ** : Lorsqu'on vendait une bête quelconque alors il y avait sûrement un billet ou deux et il fallait payer la Saint-Michel, il fallait mettre de l'argent de côté hein *(Ponvel)*

- **Mond war e goste** : Devenir bancal ; **Daon ! An daol 'h a war hi c'hoste !** : Dam ! La table devient bancale ! *(Skrigneg)*
- **Poan-goste** : Point de côté ; **Me meus ur boan-goste** : J'ai un point de côté *(Plouïe)*
- **War e gos(t)e** : En pente ; **Ur park war e gos(t)e ! An dra-he vïe gwraet ur ros deus-hañ** : Un champ en pente ! On appelait ça un « ros » *(Lokarn)*

**KOSTEENN KOSTÏENN** [kɔs'teːən] [kɔs'tijən] : [***costezen*** 1633] n.f. (pl. **-ou** [kɔsti'jɛnu]) ; Côte / Côtelette / Flanc (la moitié d'un animal découpé) / Longeron

**Ar mell-kein ha ar linenn-kein vije troc'het neuhen ha vije gwraet kostïennou** : On coupait alors l'échine et la colonne vertébrale et on faisait des côtes *(Berrien)* ; **Un' beb-tu, ur gosteenn beb-tu d'ar sol ha vije troc'het un tamm ha laket ga'r patates neuhe** : Un de chaque côté, un flanc de chaque côté de la poutre et on coupait un bout que l'on mettait alors avec les patates *(Berrien)* ; **Ene n'eus ket klwijennou, heñ neus kemed kostïennou, temporellou vé gwraet deuh an dra-he** : Là il n'y a pas de fourragères, il n'a que des longerons, on appelle ça des tombereaux *(Berrien)* ; **Beñ vije gwraet an diw gosteenn hag ar bevin vije sallet i(v)e, vij(e) ket voien da zibiñ 'naoñ ken sall-all 'vel vije !** : Ben on faisait deux flancs et le maigre était également salé, on ne pouvait pas le mangeait tellement il était salé ! *(Berrien)* ; **Ah ! Goude ya ! Vijent laket a-stribilh, ar c'hostïennou, pa vijent sall a-walc'h hag a-blassou vije ket sallet mad !** : Ah ! Après oui ! On les suspendait, les flancs, lorsqu'ils étaient assez salés et par endroits ce n'était pas bien salé ! *(Skrigneg)* ; **Ba p(e)-lec'h vije laket ar c'hig ? Eh beñ vije ket delc'het (ne)med an diw gosteenn ha vije sallet, vije laket ba penn-traoñ an ti ha vije laket ur machin-plous dindan hag ur liñsen ha vije laket ur c'houchad-holen neuhe, frotet mad ha goud(e) vije laket ar gostïenn-all war-hourr(e) ha gwraet me(me)s-mod ha goud(e) vije golôet ga liñseniou kozh** : Où mettait-on la viande ? Eh ben on ne gardait que les deux flancs et on salait, on mettait dans le bas de la maison et un machin de paille en dessous et un drap, on mettait alors une couche de sel, on frottait bien et après on mettait l'autre flanc par-dessus et on refaisait de même, après on couvrait de vieux draps *(Berrien)*

- **Koustañ kér d'e gostïennou** : Payer cher de ses côtes (en travaillant à la faux) ; **Ar valc'h renke troc'ha(d) mad petrame renkes chechañ war'nèi, a gouste kér d'é kostïennou** : La faux devait bien couper ou-bien tu devais tirer dessus, tes côtes les payaient chèrement *(Berrien)*

**KOSTENN** ['kɔstən] : [***costenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [kɔs'tɛnu]) ; Côté

**Me(d) mod-all (e)ma kim(ed) ar morzedou ha neuhe ar c'hostennou ah(e) vé kig mad** : Mais sinon il n'y a alors là que les cuisses et les côtés (le blanc) qui sont de la bonne viande *(Laz)* ; **Hag ar vinell oa ba he vri deja ha me ma tap (a)nèi ba kostenn ma rèr ha beñ moa santet (a)nèi passeal hañ** : Et elle avait déjà la muselière au nez et je me la suis prise sur le côté de mon cul eh ben je l'avais sentie passer hein *(Ponvel)* ; **Wechou vis(e) keme(d) ur c'horn deuh un ti pe ur gostenn deuh un ti ha' vis(e) in mein, 'hend-ell vis(e) in agloiou** : Il n'y avait parfois que le coin d'une maison ou le côté d'une maison qui était en pierre, sinon c'était en agglo *(Lokarn)*

- **Kostenn-gig** : Côtes de viande ; **Ha vije gwraet kostennou-kig hag a vije sall(et) ar reñ-s(e)** : On faisait des côtes de viande et on les salait *(Kallag)*
- **Kostennig-kig** : Côtelettes de viande ; **Hag a vije lakeet ar gostennig-kig neu'n** : Et on mettait alors la côtelette de viande *(Kallag)*

**KOT** ['kɔːd-t] : [***caut*** 1499] n.m. ; cf. **yod-kot**

- **Yod-kot** : Bouillie de froment ; **Me meus gwraet yod-kot da ma lein** : Je me suis fait de la bouillie de froment au dîner *(Skrigneg)*

**KOTELETENN** [kɔtə'lɛtən] : n.f. (pl. **koteletou** [kɔtə'lɛtu]) ; Côtelette

**Kar vije troc'het teir-pider goteletenn (a)ssames ha neu'n vïent lakeet ba'r poujou-gwer ha lakees un tamm bihen hor(e)n gante ha vijent laket da boahad goud(e)-se neu'n pad div eur, pe teir eur** : Car on coupait trois-quatre côtelettes alors mises ensuite en cuisson pendant deux heures, ou trois heures *(Kallag)*

**KOTERISIÑ** [kote'riːzi] : vb. ; Cautériser

**Pa vïe troc'het, neuhe vïe lakeet un houarn ru da goterisiñ ha bremañ n'eus ket (a) zroed d'o(be)r kin** : Lorsqu'elle était coupée (la queue), on mettait alors un fer rouge pour cautériser et maintenant il n'y a plus le droit de faire *(Skrigneg)*

**KOTON / KOTOÑ** ['kotɔ̃n] [kotɔ̃] : [***coton*** 1499] n.m. (pl. **-iou** [ko'tɔ̃nju]) ; (du) Coton

**Ha solud oagn, ya ! Koton mad !** : Et ils étaient solides, oui ! Du bon coton ! *(Ar Fouillez)* ; **Ar c'hotoñ zelc'h toud solud, delc'h an dommder** : Le coton garde le tout solide, garde la chaleur *(Berrien)* ; **Ya, koton oa, (ne)med-sep(ed) ar vizher(e)nn oa tewoc'h 'vi(d) ar lïanenn** : Oui, c'était du coton, si ce n'est que le lange était plus épais que la couche *(Skrigneg)*

**KOTRI** ['kɔtri] : n.m. (pl. **kotrïou** [kɔ'triju]) ; Coterie / au pl. Potes

**Supos(e)t ma me yefe d'ho ti, mefe kass(et) toud mé c'hotrïou da-heul** : Suppose que j'aille chez toi, j'aurais amené tous mes potes *(Laz)*

**KOUBL / KOULB** [ku.bl] [kulb] : [***coubl*** 1499] n.m. ; Couple

**KOUBLAD / KOULBAD / KOULVAD** ['kubləd-t] ['kulbəd-t] ['kulvəd-t] : [***coublad*** 1732] n.m. ; Couple / Paire / Jumeaux

**Ba'n ti-te zo ur c'houlvad** : Il y a des jumeaux dans cette maison *(Plouïe)* ; **Me(d) ur c'houblad zo gouest d'ober an dra-he, da ma joñj din-m(e) ba'n dra-he renk be peu-prè** : Mais un couple peut faire ça, c'est à mon avis dans ça que ça doit a-peu-près être *(Lannedern)* ; **Ma n'eus kim(ed) ur c'houblad é daw dê 'h ober ga'n dra-he hag e vefont ambetet, pugur neugn ket tro-walc'h !** : S'il n'y a qu'un couple, il leur faut faire ça et ils seront embêtés, puisqu'ils n'ont pas assez ! *(Lannedern)* ; **Hag amañ zo deut tud deus an Irak ha tou'n dra-he, tri c'houblad so digemeret amañ ba'r C'hastell-Ne, bugale gate** : Et des Irakiens et tout ça sont venus ici, trois couples sont accueillis ici à Châteauneuf-du-Faou, accompagnés d'enfants *(Pleiben)*

**KOUCH / KOUJ** [kuʒ-ʃ] : [***couche*** 1499] n.m. ; Couche (épaisseur) / Coin de la cheminée (âtre) où on met le bois / Équipe ; & ad. ; Archi-

**Un' ha' vise ba'r c'houj** : Un qui faisait partie de l'équipe *(Plouïe)* ; **Ur paotr lemm da ren ar c'houj** : Un gars vif pour mener l'équipe *(Poullaouen)* ; **Ar c'houch-dornañ, ar c'houch-falc'had** : L'équipe de battage, l'équipe de fauchage *(An Uhelgoat)* ; **Un tamm kouch fin ma peus c'hoant, blam daoñ da sec'hañ** : Une petite couche fine si tu veux, pour qu'il sèche *(Kleden)*

- **Korn ar c'houj** : Le coin de la cheminée ; **Ka(v)oud gwelloc'h dond ba korn ar c'houj (e)vid mond ba'n amzer yin, chimudig é** : Préférer aller au coin de la cheminée que par le temps froid, il est frileux *(Laz)* ; **Ha med vïent toud ba korn ar c'houch am(añ) gi-m(añ)** : Et, mais ils étaient tous au coin de l'âtre ici-même *(Sant-Wazheg)*
- **Leun-kouch** : Comble / Rempli (-e) / Bondé (-e) ; **Leun-kouch an ti a wrage** : La maison bondée d'épouses *(Ar Fouillez)*

**KOUCH-TAOL** [kuʃ'to:l] : [***kuz-taol*** 1922] n.m. ; Avancée de la maison traditionnelle

**Hag an hini gozh all ba kouch an daol** : Et l'autre vieille dans l'avancée de la maison *(An Uhelgoat)*

**KOUCHAÑ** ['kuʃə] : [***couchaff*** 1633] vb. ; Empiler / Entasser / Ficher / & Coucher

**Ped skouarnad vo kouchet dit ?** : On va te fiche combien de baffes ? *(Poullaouen)* ; **Ar yir vé kouchet 'è, ya-ya, ar re vé ur c'houchad, pugur sterd é ar yir pa 'h eer tal o c'hichenn** : Les poules sont aussi entassées, oui-oui, elles sont en équipe, puisqu'elles sont serrées lorsqu'on va à côté d'elles *(Skrigneg)* ; **Ya, pudur keit-ha oagn ba'n ospital, ene oa braw ! Ha tomm daoñ ha toud, mod-all oagn kouchet ba'r pri hag ene é yin an amzer ba'r penn-all d'ar Frañs !** : Oui, puisque tant qu'ils étaient à l'hôpital, il y était bien ! Il avait chaud et tout, sinon ils étaient couchés dans la boue et le temps est froid à l'autre bout de la France *(An Uhelgoat)*

**KOUCHANT** ['kuʃən] : [***couchant*** 1633] ad. ; Couchant

- **Ki kouchant** : Chien couchant ; **Ma skolêr oa chacheal gad e zow gi kouchant** : Mon instituteur chassait avec ses deux chiens couchants *(An Uhelgoat)*

**KOUCHAD** ['kuʃad-t] : [***couchad*** 1732] n.m. (pl. **-ou** [ku'ʃɑ:du]) ; Couche (de) / Strate (de) / & Équipe de / & fig. Foule de

**Ene oa ur c'houchad-tud** : Là y avait une foule de monde *(Skrigneg)* ; **Ha pleget ba'n tu di-barzh hag ur c'houchad-avalou (a)darre** : On pliait l'intérieur et une nouvelle couche de pommes *(Skrigneg)* ; **Ur c'houchad mad warnoñ, raden, toud pezh a vije diharzhet vije lakeet goude d'o(be)r an traou 'e neuhe** : Il y avait dessus une bonne couche de fougères, on mettait après tout ce qu'on défrichait alors pour faire les choses aussi *(Skrigneg)* ; **Ha oa ur c'houchad-rew war'naoñ ha oa kousked mesk ar linad deuh ar mintin** : Et il était recouvert d'une couche de gel et il dormait parmi les orties le matin *(Poullaouen)* ; **Eh beñ vije ket delc'het (ne)med an diw gosteenn ha vije sallet, vije laket ba penn-traoñ an ti ha vije laket ur machin-plous dindan hag ur liñsen ha vije laket ur c'houchad-holen neuhe** : Eh ben on ne gardait que les deux flancs et on salait, on mettait dans le bas de la maison et un machin de paille en dessous et un drap, on mettait alors une couche de sel *(Berrien)* ; **Un' vis(e) beb tu 'troiñ ha vis(e) lak(et) an avalou barzh ha deus as(e) vis(e) taol(et) wa'n daol am(añ) ha lak(et) ur c'houchad-plous ha neu'n war-lerc'h vise laket ar markou hag ur c'houchad-plous c'hoazh ha beb 'n eil kouchad !** : Il y avait un de chaque côté qui tournait et on incorporait les pommes et de là on balançait ici sur la table et on mettait une couche de paille et alors après on mettait le marc et encore une couche de paille et respectivement à chaque couche ! *(Kareis)*

**KOUE** ['kuwe] : [***coüez*** 1633] n.m. ; Lessive

- ✗ *vb. comp.* : ***redeg-koue***
- **Glô hag heol koste Poullaouen / Koue an diaoul o sec'ho war ar spern** : Pluie et soleil du côté de Poullaouen / La lessive du diable qui sèche sur les épines *(Poullaouen)*

**KOUEAÑ** ['kweə] : [***couuezaff*** 1499] vb. ; Savonner (& fig.)

**Daon ! Kuit da ve kouêt** : Dam ! Afin d'éviter d'être savonné *(Plonee)*

**KOUENT** [ku:ən] : [***couuent*** 1499] n.f. ; Couvent

**Ar brezhoneg blije din beñ, katekis oa daw diskiñ pé oan ba'r gouent** : Le breton me plaisait ben, il fallait apprendre le catéchisme lorsque j'étais au couvent *(Skrigneg)* ; **Med goud(e)-se ba ar gouent vijemp c'hoa(r)i in**

**brezhoneg hañ !** : Mais ensuite au couvent nous jouions en breton hein ! *(Skrigneg)* ; **Pa oamp deut d'ar skol d'ar gouent vijemp kass(e)t da wel toud ar re-varo d'o(be)r ur pater** : Lorsque nous revenions de l'école du couvent, on nous amenait voir tous les défunts pour faire une prière *(Skrigneg)* ; **Ar gouent oa un tamm-mat pelloc'h deus ma zi, ni oamp keme(d) ur c'hilometr deuh ar bourk dre ar gwinojennou** : Le couvent était bien plus loin de ma maison, nous n'étions qu'à un kilomètre du bourg par les sentiers *(Skrigneg)* ; **Ar gouent oa c'hoazh kajimant ur c'hilometr hirroc'h goud(e) ha diskenn hent Bolazeg** : Le couvent était encore quasiment un kilomètre plus long après que tu avais descendu la route de Bolazeg *(Skrigneg)* ; **Goud(e)-se oan kasset d'ar gouent, pugur ma mamm ha ma zintin na c'hoant (iv)è** : Ensuite je fus envoyé au couvent puisque ma mère et ma tante voulait également *(Skrigneg)* ; **Ha oan kasset d'ar gouent blame da lakad kontant ma moèreb pugur houzh faote dèi abominab kass he bugal(e) d'ar gouent !** : Et je fus envoyé au couvent afin de satisfaire ma tante puisque elle voulait absolument envoyer ses enfants au couvent ! *(Skrigneg)*

**KOUEO / KOUEAL / KOUÈHEL** [kwew] ['kweːɔ] ['kweəl] ['kwɛhɛl] : [***coezaff*** 1499] vb. ; Tomber / & (s') Écrouler

**'Lec'h ma goue e chom** : Il reste où il tombe *(Skrigneg)* ; **Mod-all a gouefe war an douar** : Autrement il tomberait parterre *(Skrigneg)* ; **Koueet é 'mesk an derboudou** : Il est tombé parmi les tessons *(Poullaouen)* ; **Yè, ma gouev war ho korr(e)** : Oui, si elle (faucille) te tombe dessus *(Laz)* ; **Ar gwashañ tra zo (war an douar / ba'r bed) é c'hoa(r)i ur plac'h gad ur lost koueet** : La pire chose qui soit (sur Terre / au monde) est de se taper une femme et d'être en panne *(Plouïe)* ; **Ha pé ma erro da zougin deus-hañ neus lesket (a)nèi da goueal** : Et lorsqu'elle tomba enceinte il la laissa tomber *(Kergrist)* ; **E(rr)o so erc'h, koueo ra fulaj** : Il y a de la neige qui arrive, il tombe des flocons *(Kergrist)* ; **Ha vise pilet ar garg, vise heurtet war'nèi da goueo, blam d'ond da gerc'had an (hi)ni-all** : Quand on renversait le chargement, on la poussait pour qu'elle tombe, afin d'aller chercher l'autre *(Berrien)* ; **'Benn-neuhe i vugale zo sa(ve)t ba'h an ti kozh so koueet ahe** : Ses enfants sont pour-lors élevés dans la vieille maison qui s'est écroulée là *(Skrigneg)* ; **Ah ya ! Ur plac'h 'vel zo gleet, ya ! Oa ket voien daoñ da veañ koueet gwelloc'h hag ur plac'h chentil ha-toud !** : Ah oui ! Une fille comme il faut, oui ! Il ne pouvait pas mieux tomber, une fille gentille et tout ! *(Skrigneg)* ; **Ma kouefe an neñw war an douar, (e)n-im daol war da gov (e)tre diw rijennad patates, to droug e-bed** : Si le ciel devait tomber sur la terre, se jeter à plat ventre entre deux rangées de pommes de terre, tu n'auras aucun mal *(Poullaouen)* ; **Ur marc'h oa koueet ba'r stêr** : Un cheval était tombé dans la rivière *(Kleden)* ; **Me mé gwel ar skoassell pé vé koueet-heñw, an dra-sen ouïon (a-)walc'h !** : Moi j'ai vu l'ornière lorsqu'il est tombé, ça je le sais bien ! *(Motre)* ; **Med mi ma miser ba'r mar(e)-se, kar koueañ reen ha beb-sort mod !** : Mais moi j'avais de la misère à cette époque-là, car je tombais et toutes sortes de choses ! *(Kallag)* ; **O(ber) kasellig, un' peb tu daoñ da zelc'hen 'naoñ 'n i saw blam daoñ pass koueo !** : Soutenir pour marcher, un de chaque côté pour le faire tenir debout afin qu'il ne tombe pas ! *(Skrigneg)* ; **Med ma vije re uhel vije ur vazh-koat ga ur boentenn ba'r penn d'o(be)r krog hag a ziskennent, me(d) alïes gouïent o-hun 'è** : Mais si c'était trop haut, il y avait un bâton en bois muni d'une pointe au bout pour faire crochet et elles descendaient (les pommes), mais aussi elles tombaient souvent toute seule *(Skrigneg)*

- **Koueo a-blén** : Tomber horizontalement ; **(A-)blén goueè ar vazh** : Le bâton tombait horizontalement *(Poullaouen)*
- **Koueo a-blom** : Tomber d'aplomb ; **Koueo (a-)blom war an douar** : Tomber d'aplomb au sol *(Poullaouen)*
- **Koueet an ado bras war ar pouejou** : La grande aiguille est tombée sur les poids (il ne bande plus) ; **Ar merc'h yowank neuhe pé oa-hi (é) hond d'o(be)r ga e baotr (e)vid ar wech kentañ ha oa an tamm kaoutchou oa-hè é hond da lak war ar penn ha koueet an ado bras war ar pouejou !** : Donc la jeune femme lorsqu'elle s'apprêtait à faire avec son gars pour la première fois et ils étaient en train de mettre le bout de caoutchouc sur le bout et la grande aiguille de tomber sur les poids ! *(Karais)*
- **Koueo an alvaon war-gorre *ub.*** : Être désagréablement surpris ; **'Benn gouev an alvaon war ho korr'** : Quand vous êtes désagréablement surpris *(Laz)* ; **Koueet an alvaon war mé gorr', sabatur(e)t** : J'ai été désagréablement surpris, stupéfait *(Laz)*
- **Koueo an arne war-gorre *ub.*** : Être étouffé par la chaleur (m.-à-m. tomber l'orage sur *qqn.*) ; **'Benn (e)moc'h aet flep ga'n amzer, koueet an arnu war ho korr'** : Quand vous souffrez du temps, que vous êtes étouffé par la chaleur *(Laz)*
- **Koueet an tan war** : Le feu a pris dans ; **Ene tàe aes en traoñ ha koueet an tan war (a)r bern plous** : Là ça allait facilement en bas et le feu pris dans le tas de paille *(Speied)*
- **Koueo a-stroñs** : Tomber violemment ; **Koueet 'stroñs** : Tombé violemment *(Poullaouen)*
- **Koueo ba (/en) e boull** : S'écrouler ; **Ba Kervran oa un ti bras, hezh so bet koueet 'n e boull 'nèoñ, me(d) ah(e) oa un apoteis** : À Kervran, il y avait une grande maison, elle s'est écroulée, mais il y avait une aile *(Laz)* ; **Ya-ya, chapel Trinivel, houzh oa koueet ba hi voull ha na tôenn e-bed kin, ur gweñ oa 'tiwan e-barzh** : Oui-oui, la Chapelle de Trinivel, elle s'est écroulée et na plus de toit, les arbres poussaient à l'intérieur *(Skrigneg)* ; **Hag sa(v)et ga mein deus oa koueet 'n o voull ene ha gad ra(w), n'eus tamm simen (e-)bed 'n-dro dèi !** : Et construite avec des pierres de lorsque c'était écroulé et avec de la chaux, il n'y a pas du tout de ciment autour d'elle (sur ses murs) ! *(Skrigneg)*
- **Koueo ba'r li** : Devenir un poivrot ; **Hezh so koueet ba'r li ! / Koueet é-oñw ba'r li !** : C'est devenu un poivrot *(Plonee)*
- **Koueo deus ar billig ba'n tan** : Aller de mal en pis (mot-à-mot : aller de la billig au feu) *(Plouïe)*
- **Koueet deus lost ar c'harr** : Has-been / Complètement dépassé (-e) / Bercé (-e) trop près du mur (m-à-m. tombé de l'arrière de la charrette ; **Ah ! Hezh so un' koueet deuh lost ar c'harr, n'é ket plom-plom** : Ah ! Lui il a été bercé trop près du mur, il n'est pas fute-fute *(Skrigneg)*
- **Koueo deusoutoñ e-hun** : S'écrouler de lui-même ; **Ar loch chome war-lerc'h ha goud(e)-se gouïe deusountoñ i-hun, vïe ket cheñchet plass daoñ** : La hutte reste derrière et ensuite elle s'écroulait d'elle-même, on ne lui changeait pas de place *(An Uhelgoat)*

- **Koueo lipr** : Tomber franchement ; **Ha koueet ar Gewr bras neuhe war an ilis lipr !** : Et le grand Gewr tomba franchement sur l'église *(Landelo)*
- **Koueo marw** : Tomber mort ; **Ar saout a c'hwee diwar ar melchon ha diwar an avalou ! Ma zebent kalz avalou, 'beñ ar veuc'h a gouee maro !** : Les vaches gonflaient en consommant le trèfle et les pommes ! Si elles mangeaient beaucoup de pommes, ben la vache tombait morte ! *(Skrigneg)*
- **Koueo marw mik** : Tomber raide mort ; **Ma ! 'Benn 'n abard'hê oa marw i wreg, koueet mo(d)-se hag e-se ! Ga *le cœur* ! Koueet marw, mik !** : Eh bien ! Pour la fin d'après-midi sa femme était morte, tombée comme ça de toute façon ! À cause du cœur ! Tombée raide morte ! *(Skrigneg)*
- **Koueo tan** : Faire une chaleur extrême ; **Koueo a ra tan, ker tomm (e)vel a gouev tan** : Il fait une chaleur extrême, si chaud qu'il tombe du feu *(Plouïe)*
- **Koueet é ar pignon** : L'enfant est né (mot-à-mot : Le pignon est tombé) ; **Koueet é ar pignon ! Bremañ 'h amp da evañ gwin tomm !** : Le bébé est né ! nous allons maintenant boire du vin chaud ! *(Plouïe)*

**KOUEWR** ['kwɛwr] : [***cuefr*** 1632] n.m. ; Cuivre

**Me lesk anê da boahad pad un eur, un eur ha-kard hag a vesk anê tammou ba ur bassin kouewr** : Moi je les laisse cuire pendant une heure, une heure et demie et les mélange en bouts dans une bassine en cuivre *(Skrigneg)*

**KOUFONIÑ** [ku'fɔ̃:ni] : [***coufounin*** 1825] vb. ; Gaspiller

✗ *syn.* : ***abusiñ, fouetañ***

**Ah ! Te 'ha ! A goufon** ['gu.fõn] **koat ah(e) da boaha(d) boued d'ar moc'h, daoust ha-hañw vé red fourrañ keme(nt)-se a goat ba'h ar tan ?!** : Ah ! Toi ma foi ! Là tu gaspilles du bois pour cuire la nourriture des cochons, est-il vraiment nécessaire de foutre autant de bois dans le feu ?! *(Skrigneg)*

**KOUFR / KOFR** [kufʳ] [kofʳ] : [***couffr*** 1519] n.m. (pl. **-ou** ['kufʳu] ['kofʳu]) ; Coffre

**Ha te teuy ga'r vugwale, lako (a)nê ba'r c'hofr ma heus ket plass a-walc'h ha ni a'h ay a-raog** : Et tu viendras avec les enfants, tu les mettras dans le coffre s'il n'y a pas assez de place et nous irons en avant *(Plouïe)*

- **Koufr-dornañ** : Coffre à battre (batteuse) ; **Ur c'houfr-dornañ hag un hijéres-plous** : Une coffre à battre et un secoueur de paille (batteuse) *(An Uhelgoat)* ; **Ba'r gêr ba'n nec'h ahe oa ur c'houfr, amañ oa ket** : Là dans le haut du village il y avait un coffre (à battre), il n'y en avait pas ici *(Kergloff)* ; **Ur c'houfr so… An dra-he ree parti deuh an *travail* !** : Il y a un coffre… Ça faisait partie du travail *(Skrigneg)* ; **Ar baotred vise 'lakad traou ba'r c'houfr, 'tijeren 'nê** : Les gars mettaient des choses dans le coffre, en les déliant *(Ponvel)* ; **Deus ar manèj tàè ur varr(e)nn-hou(a)rn tew ar mo(d)-s(e) dé ga(v)oud ar c'houfr, ar c'houfr vis(e) amañ hag as(e) oa ur rod vras deus ar c'houfr ha ree d'ar c'houfr troiñ pé droiè ar c'heseg 'ssames ga'r manèj** : Une grosse barre de fer venait comme ça du manège rejoindre le coffre à battre, le coffre était ici et là il y avait une grande roue du coffre qui le faisait tourner lorsque les chevaux tournaient en même temps que le manège *(Karais)* ; **Hemañ oa ar c'houfr hag a deus ar c'houfr neu'n oa un daol ha houzh tàè ar mo(d)-s(e) 'ta ! Ha am(añ) vis(e) an dud ha lakègn ar savellenn, heñi-ha-heñi oagn hag e lakègn 'nê war 'r c'houfr** : C'était la batteuse, il y avait alors une table contre la batteuse et elle venait comme ça, tiens ! Et les gens étaient ici et mettaient le faisceau, ils étaient un par un et ils les mettaient sur le coffre à battre *(Karais)*

**KOUILH** [kuj] : [***couill*** 1675] n.m. (pl. **-ou** ['kuju]) ; Couille

- **Mé c'houilhou !** : Mes couilles ! *(Sant-Hern)*
- **Riñs e (gouilhou / sac'h) gantoñ** : Se vider les couilles (vulg.) ; **Riñset é e gouilhou gantoñ** : Il s'est vidé les couilles *(Plouïe)*

**KOUILHOURAÑ** [kuju'rə] : [***kouilhoura*** 1927] vb. ; Saloper

**Kouilhouret noè toud an traou** : Il avait tout salopé *(Kergrist)*

**KOUILHOURENN** [ku'ju:r(ə)n] : [***kouilhourenn*** 1927] n.f. ; Souillon (cf. **LIBOUDENN / LIBOUSENN**)

**Kozh kouilhourenn !** : Vilaine souillon ! *(Brennilis)* ; **Hounn(ezh) zo ur gouilhourenn** : C'est une souillon *(Kergrist)* ; **Deuh ar vamm, ma ouïe ket delc'hen he zi prop, vise laret oa ur gouilhourenn** : Si la mère ne savait pas tenir sa maison propre, on disait que c'était une souillon *(Berrien)* ; **Kentoc'h deus un' gozh ba hi di ma vis(e) ket propr, vïe lar(e)t : « Houzh so kouilhourenn »** : Plutôt d'une vieille si ce n'était pas propre dans sa maison, on disait : « C'est une souillon » *(Kleden)* ; **Goûd a houz(e)s pet(r)a é ur gouilhourenn ?** : Tu sais ce qu'est une souillon ? *(Skrigneg)* ; **Peb kouilhourenn a gav mad hi geusteur'nn ! – Ah ya ! Oh ! An dra-he zo re-wir !** : Chaque souillon aime son bordel ! – Ah oui ! Oh ! C'est trop vrai ! *(Plouïe – Skrigneg)*

- **Dour-kouilhourenn** : (de l') Eau de vaisselle sale de plusieurs jours ; **Oh ! Amañ zo dour-kouilhourenn !** : Oh ! Ici y a de l'eau de vaisselle sale de plusieurs jours *(Plouïe)*
- **Ur gouilhourenn dal(v) ket un torlistri !** : Une souillon ne vaut pas une lavette ! *(Skrigneg)*

**KOUKOUG** ['kukug-k] : [***coquou*** XVIᵉ ; ***coucoucq*** 1633] n.f. (pl. **-ed** [ku'kugəd-t]) ; Coucou (oiseau)

**Ha ma neuhe vé ket klêt ar goukoug kano (a-)benn an naw deus mis-ebrel vé é rewr war ar plén** : Si on n'entendait pas le coucou avant le neuf avril c'est qu'il est à la dèche *(Kleden)*

- **C'hoa'i koukoug** : Jouer (à cache-cache / au docteur) ; **Aet é da c'hoa'i koukoug** : Il est allé jouer au docteur *(Plouïe)* ; **Med keh amañ da c'hoa(r)i-koukoug ba'n ti !** : Mais allez ici jouer à cache-cache dans la maison *(Karnod)*

➢ **Skoulfad ar goukoug** : Dernier soubresaut de l'hiver ; **Hem(añ) é skoulfad ar goukou !** : Ce sont les derniers soubresauts de l'hiver ! *(Lokarn)* ; **« Skoulfed ar goukoug ? » Ya, pé vije digoueet amzer vall, pé teue ar goukoug** : « Skoulfed ar goukoug ? » Oui, quand le mauvais temps était arrivé, quand arrivait le coucou *(Plouïe)*

**KOULAÑ** ['ku:la] : [***koulañ*** 1992] vb. ; Couler

**An dorn-pressouer, ba-lec'h goulè ar jistr, toud an dra-s(e) vis(e) gwraet ga koat-delc'h, ga koat-derw ha delc'h ! Heñ oa sañset dé vi mad** : La goulotte de pressoir, là où le cidre coulait, tout ça c'était fait en chêne, en cœur de chêne ! C'était ça qui était censé convenir *(Kleden)* ; **D'an Dardanelles oa aet ha pa oagn aet di oa ur bato anglè oa digoueet ene da zigentañ ha hezh oa bet koulet ga'n Turked ha hezh oa 'h o(be)r ar pont dê da zibarkiñ** : Il alla dans les Dardanelles et lorsqu'ils y allèrent, un bateau anglais arriva là au départ et fut coulé par les Turcs, il leur faisait le pont pour débarquer *(An Uhelgoat)*

**KOULDRI** ['kuldri] : [***coulmty*** 1499 ; ***couldry*** 1633] n.m. ; Colombier

**Park ar c'houldri** : Le champ du colombier *(Berrien)*

**KOULMOUL** ['kulmul] : coll. (sing. **-enn** [kul'mu:lən]) ; Tourterelles

**Ha pichoned, koulmoul ha toud !** : Et des pigeons, tourterelles et tout ! *(Plourac'h)* ; **Ur goulmoulenn, ya un « tourterelle » zo ur goulmoulenn** : Une tourterelle, oui « ur goulmoulenn » c'est une tourterelle *(Plourac'h)*

**KOULOAR** [kulwɑ.r] : [***koulouer*** 1992] n.m. (pl. **-iou** [ku'lwarju]) ; Couloir

**Ba ti Jeannette (e)ma 'r bank, ba'r c'houloar ahe, (e)ma-heñw braw !** : Le banc (clos) est chez Jeannette, là dans le couloir, il est beau ! *(Plonee)* ; **Hag a-wichou chome neuhe un dow-tri devezh hag a'h ee da gousked ba'r c'houloar ga'r saout hag a vije rôet un tamm kolc'hed-pell daoñ** : Et alors parfois il restait quelques deux-trois jours et il allait dormir dans le couloir avec les vaches, on lui donnait une couette de balle *(Skrigneg)*

**KOULSKOUDE / GOULSKOUDE / GOULSKOUDEN** [kus'ku:də] [gus'ku:də(n)] : [***couls goudé*** 1632] ad. ; Cependant / Pourtant

**Eürus vije bet ganen-me kouskoude** : Il aurait cependant été heureux en ma compagnie *(Berrien)* ; **Hag a goulskoude hezh oa un dèn pinv'ig !** : Et c'était pourtant quelqu'un de riche ! *(Skrigneg)* ; **Beñ koulskoude mamp klêt an dra-he alïes a-walc'h...** : Ben pourtant nous avions entendu ça assez souvent... *(Bolazeg)* ; **Oy gouskoude me meus bet gwelet toud an dra-he ha houzon papred** : Oh pourtant j'ai eu vu tout ça, et je le sais encore *(Plouïe)* ; **Ha goulskoude vé ket tamm e-bed gwelloc'h (e)vid ar re-all** : Il n'est pourtant pas du tout meilleur que les autres *(Plouïe)* ; **Oh ya koulskoude ar sec'her n'é ket braw doug anê** : Oh oui cependant les sacs il ne fait pas bon les porter *(Berrien)* ; **Goulskoude anee (a)nèi a-walc'h** : Il la connaissait pourtant assez *(Berrien)* ; **Ha goulskoude me ouïe kondüiñ** : Et je savais pourtant conduire *(Plouïe)* ; **Me meus bet klevet mamm-gozh lared koulskoude** : J'ai pourtant entendu ma grand-mère le dire *(Brennilis)* ; **Goulskoude ouïent galleg mad, oaint bet o-dow ba'r skol** : Ils savaient pourtant un bon français, ils étaient allés tous les deux à l'école *(Lokmaria)* ; **Ha kou(l)skoude 'h on mêr** : Et pourtant je suis maire *(Kalaner)* ; **Vise ket droad d'ober gwin med goulskoude pegur teuent ga'r c'hamioñ visent gwelet a-walc'h tond ma vise bet c'hoant** : On n'avait pas le droit de faire du vin cependant puisqu'ils venaient en camion on les voyait tous si on voulait *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ha vïe dañset war-lerc'h ha goulskoude vïe an dud skuizh, me(d) ahe vïe dañset war-lerc'h war ar leur** : Et on dansait ensuite et pourtant les gens étaient fatigués, mais là on dansait ensuite sur le sol *(Sant-Wazheg)* ; **Ha koulskoude zo deliou braw ha toud ganin ha ragn sort e-bed amañ !** : Et j'ai pourtant de belles feuilles et tout et ils ne sont rien du tout ici ! *(Skrigneg)* ; **Mamm-gozh voa klask lar veh marw, goukskouden hi gare (e)n-om okupiñ deusoudon, med eva !** : Grand-mère cherchait à ce que tu sois morte, pourtant elle aimait s'occuper de moi, mais à ça ! *(Sant-Wazheg)* ; **É bet jujet o-dow ha goulskoude oa an dow baotr** : Ils ont tous les deux été soumis et pourtant c'étaient les deux garçons *(Plonee)* ; **Ha goulskoude alïes nïent despugnet 'nê ga ur boan** : Et pourtant ils avaient souvent eu un de ces mal à les collecter *(Kergloff)* ; **Ha goulskoude é drol lar vé gwel(e)t-hi 'vel (e)ma'i 'è : Rond hag evel form tud barzh-enni** : Et pourtant c'est étrange qu'on la voit comme elle est : Ronde avec des formes de gens à l'intérieur (la lune) *(Kareis)* ; **Ah ! Da vamm oa sirivus a'ha ! Ha koulskoude oa ur plac'h deuh ar jentillañ toud !** : Ah ! Ma foi ta mère était sérieuse ! Et pourtant c'était une femme des plus gentilles qui soient ! *(Skrigneg)*

**KOULZ** [kulz-s] : [***couls*** 1732] n.m. ; Moment

**Morse é bet d'ar c'houlz-koan 'vat** : Ce n'a jamais été au moment du souper *(Lannedern)*

**KOULZ** [kulz-s] ['kuləz-s] : [***couls*** 1732] ad. ; Aussi bien / Aussi bon (-ne) / Autant

**Koulz ha me a ri...** : Tu feras aussi bien que moi... *(Skrigneg)* ; **Ya-ya, koulz ar re-gozh 'vel ar re-yowank, meh-mod** : Oui-oui, autant les vieux que les jeunes, idem *(Poullaouen)* ; **Douar mad evid toud, koulz evid an ed 'vel ar legumach** : De la terre bonne pour tout, aussi bien pour les céréales que pour les légumes *(Plouïe)* ; **Koulz an eil tu hag egile** : Autan un côté que l'autre *(Plouïe)* ; **Koulz d'ur plac'h (e)vel d'ur gwas** : Aussi bien d'une femme que d'un homme *(Plouïe)* ; **Koulz é doc'h risklañ ho arc'hant deuzhtu** : Autant que vous refiliez tout de suite votre argent *(Landelo)* ; **Émile oa ur maout ! Koulz ba'r gavotenn, ba'r c'han, ba'r gourin...** : Émile était un champion ! Autant pour la gavotte que le chant, la lutte... *(Plourac'h)* ; **Oh ! Am(añ) é echou... Koulz é din destum ma c'hontell !** : Oh ! Ici c'est terminé... Vaut autant que je ramasse mon couteau ! *(Skrigneg)* ; **Nann, n'é ket koulz jistr 'vel vent 'tond deuh ar varrikenn 'ha !** : Non, ce n'est pas du cidre aussi bon que lorsqu'ils proviennent de la barrique ma foi ! *(Skrigneg)* ; **N'ounn ket 'heñw int reishoc'h (iv)e ha divounn a'h agnt hag ar re-he sentint ket koulz (e)vel a ra un lon-keseg (iv)e** : Je ne sais pas si elles sont également plus dociles et elles vont lentement

et elles n'obéissent pas autant qu'un cheval non-plus *(Skrigneg)* ; **Oh ! Hi mamm zo 'hond da vervel ! Oh koulz dèi mervel (iv)e !** : Oh ! Sa mère est en train de mourir ! Oh vaut autant qu'elle meure aussi ! *(Sant-Wazheg)* ; **Matrehe é koulz pêo 'nê 'vid pêo chomeurien, ahe n'ouzon ket** : Peut-être est-ce aussi bien que de payer des chômeurs, là je ne sais pas *(Lannedern)* ; **Me(d) daon ! Ar re-he, koulz ha me, na oagn mann e-bed 'è !** : Mais dam ! Ceux-là, tout comme moi, n'étaient rien non-plus ! *(Skrigneg)* ; **Med gou(de)-se, wechou deuh ar gooñ vïe pass tre memes blas ! Vïe ket tre koulz ! Med an amann vïe mad !** : Mais ensuite, parfois en hiver il n'avait pas exactement le même goût ! Il n'était pas exactement aussi bien ! Mais le beurre était bon ! *(Plonee)*

- **Ka(v)oud koulz + *vb.* evel + *vb.*** : Préférer autant + *vb.* que (de) + *vb.* ; **Hag ar baotred 'hat, ma Doue, ga(v)e koulz chilaou (a)nèoñ (e)vel mond da labourad** : Et les gars, mon Dieu, préféraient autant l'écouter que d'aller travailler *(Landelo)*
- **Koulz é lared** : Autant le dire ; **N'eus ket, koulz é lared, n'eus ket just (ne)med ar garrierenn ba'h ar Wask** : Il n'y a, autant le dire, il n'y a juste que la carrière du Goasq *(Skrigneg)*
- **Koulz (ha / 'vel) forz-piw** : Comme quiconque ; **Pugur ba'r gomañsamant ma heñi oa bet koulz ha forz-piw ha 'n-om laket da ev(añ) gou(de)-se, pugur oa laret daoñ lar nïe ket labouret kin** : Puisque au commencement, le mien était comme quiconque et ensuite il s'est mis à boire, puisque on lui avait dit qu'il ne pourrait plus travailler *(Plonee)*
- **Koulz lared** : Pour ainsi dire ; **Gaoseen ket, koulz lared, tamm galleg (e-)bed !** : Je ne parlais, pour ainsi dire, pas un mot de français ! *(Lannedern)*

**KOUMOUL / KOUMOUN** ['kumul] ['kumun] : [***commoull*** 1530] coll. (sing. **-enn** [ku'mulən] ['ku'munən]) ; Nuages

**Aet an heol dreñw ar c'houmoul du da guad !** : Le soleil est parti derrières les nuages noirs se cacher ! *(Skrigneg)* ; **Surtoud (e)vid ar voenn pé vise gwelet ar c'houmoul komañs d'ond, neuhe vise red mond da verniañ ar voenn, an amzer oa ket sur** : Surtout pour le foin lorsqu'on voyait les nuages venir, alors il fallait aller mettre le foin en tas, le temps n'était pas sûr *(Plouïe)* ; **Koumoun zo ba'h an oab(r)** : Il y a des nuages dans le ciel *(Pleiben)* ; **Ar re-s(e) so koumoun bihen ha' 'n-om heuilh ba un hent ar mo(d)-s(e)** : Ce sont de petits nuages qui se suivent sur une voie comme ça *(Kleden)* ; **Ur goumoulenn** : Un nuage *(Skrigneg)* ; **Amzer-harne oa tomm ha kalz koumoun du zigassè wechou gurun** : Le temps d'orage était chaud et beaucoup de nuages noirs apportaient parfois du tonnerre *(Kleden)* ; **Pé 'h ee an heol da gous(ke)d deus Kleden trem(a) Brest ma peus c'hoant, 'h ee-heñw dé gousked ba ur renkenna(d) koumoun du** : Lorsque le soleil se couchait de Cléden vers Brest si tu veux, il allait se coucher dans une rangée de nuages noirs *(Kleden)* ; **Ya, valïant é an amzer hag alïes barzh un devezh vé téñval deuh ar mintin, a-wichou vé mourenn ha goude neuhe sklêrijenn an amzer ha goude vé gwel(et) ar c'houmoul 'tond 'darre hag er memes de vé, n'é ket ingal !** : Oui, le temps est variable, souvent dans une journée le temps est sombre le matin, il y a parfois du brouillard et ensuite le temps s'éclaircit et après on voit les nuages revenir, ce n'est pas égal dans la même journée *(Skrigneg)* ; **Karget é an amzer, koumoul zo** : Le temps est chargé, il y a des nuages *(Skrigneg)*

- **Koumoun-glaw** : Des nuages de pluie ; **Pé vis(e) koumoun gwenn u(he)l ha koumoun du, an dra-s(e) oa koumoun-glaw** : Lorsqu'il y avait de hauts nuages blancs et noirs, c'étaient des nuages de pluie *(Kleden)*

**KOUMOUTENN** [ku'mutən] : [***koumoutenn*** 1983] n.f. (pl. **-ou** [kumu'tɛnu]) ; Qqn de rusé / & Petite fille / Poupée (terme très affectueux envers les enfants) (cf. **MERC'HODENN**)

**Ma merc'h vi'n zo un tammig koumoutenn** : Ma petite fille est une petite poupée *(Plouïe)* ; **Houzh zo ur goumoutenn !** : Elle est rusée ! *(Skrigneg)* ; **Te zo 'r goumoutenn !** : Tu es rusée ! *(Skrigneg)*

**KOUNTELL** ['kuntəl] : Couteau / Coutre (cf. **KONTELL**)

**KOU-PIE** [ku'pje] : n.m. ; Couvre-pieds (édredon)

✗ *cf.* : ***orilher, pallen, pennvele, pleuñeg, tapiss***

**Ar c'hou-pie vij(e) ket cheñchet beb pla, kar wichou vij(e) ket tro-walc'h a bell d'o(be)r ! Sell ar c'hou-pie ree dow la wichou** : On ne changeait pas le couvre-pieds chaque année, car parfois il n'y avait pas assez de balle pour faire ! Le couvre-pieds faisait donc parfois deux ans *(Skrigneg)*

**KOUPABL** ['kupab-p] : [***coupabl*** 1622] ad. ; Coupable

**Houmañ oa ken koupabl ha hañw 'è !** : Elle était aussi coupable que lui également ! *(Skrigneg)* ; **Evidon-me ar gwas oa ken koupabl eveld ar plac'h** : Pour moi l'homme était aussi coupable que la femme *(Plouïe)*

**KOURAILHOU / KORAILHOU** [k(o/u)'raʎu] : [***couraillou*** 1499] n.pl. ; Entrailles (anatomies) / Fressure

**Kourailhou ar pe-moc'h** : La fressure du cochon *(Bolazeg)* ; **Kourailhou ar pe-moc'h, an dra-he vije laket ba'h ar pate pe ba ar saossisson !** : La fressure du cochon, on mettait ça dans le pâté ou dans le saucisson ! *(Skrigneg)* ; **Ar c'horailhou, an dra-se oa ar gwad ha ne(u)'n ar pezh vise tenn(et) deus an tu di-barzh pet(r)a !** : Les entrailles, ça c'était le sang et alors ce qu'on enlevait de l'intérieur quoi ! *(Kareis)*

**KOURAJ / KOURACH** ['kuraʒ-ʃ] : [***courag*** 1499] n.f. ; (du) Courage

**Na k(et) ar gourach an dud da ribotad laezh kin...** : Les gens n'avaient plus le courage de baratter le lait... *(Lokarn)* ; **An dra-he oa reiñ un taol-fouet dê ha reiñ kourach dê 'è** : C'était leur donner un coup de fouet et aussi leur donner du courage *(Skrigneg)* ; **Med ga'r gouraj, ga chikour deus tud deus a-bell oamp deut (a-)benn deus an tan** : Mais par le courage, et avec l'aide des gens de loin nous étions venus à bout du feu *(Plouïe)*

**KOURAJUS** [ku'rɑːʒyz-s] : [***courageux*** XVIᵉ] ad. ; Courageux (-se) / Encourageant (cf. **ANTIRIN**)

**Un dèn kourajus** : Une personne courageuse *(Plouïe)* ; **Ah beñ neuhe é kourajussoc'h** : Ah ben alors c'est plus encourageant *(Berrien)* ; **Boueta ar saout ga'r lete(r)n pegur n'eint ket kourajus e-bed da voueta (a)nê deuh an de, sete vïent ga'r lete(r)n-tampet** : Nourrir les vaches munis d'une lanterne puisqu'ils n'étaient pas du tout courageux pour le nourrir le jour, ils avaient donc leur lampe-tempête *(Lokmarïa)* ; **Ha mamm voa brud da ve kourajus c'hoazh** : Et de plus mère était réputée pour être courageuse *(Sant-Wazheg)* ; **Med ar re oa amañ gi-mañ, ar re oa bet laket gwerzh war o gorr(e) 'hat ! Eh beñ oagn ket fenaient 'nê-gn, oagn tud kourajus, med nagn ket reüssisset 'nê-gn pet(r)a !** : Mais ceux qui étaient ici, ceux qui avaient été saisis ma foi ! Eh ben ce n'étaient pas des fainéants, c'étaient des gens courageux, mais ils n'avaient pas réussi quoi ! *(Sant-Wazheg)*

**KOURANT** ['kurən] [kurɑ̃] : ad. ; Courant

**Lec'h oa ur c'holier oa kouran** : Là où il y avait un collier c'était courant *(Skrigneg)* ; **Wichou vije kourant da lar i hano, mamañ ga(v)e dalc'h-mad da lared** : C'était parfois courant de dire son nom, maman trouvait toujours à dire *(Skrigneg)*

- **In-kouran** : Au courant ; **Pugur an dud mod-se vé in-kouran, mod-all ouïont ket** : Puisque ainsi les gens sont au courant, sinon ils ne savent pas *(Skrigneg)*

**KOURATER** [ku'ratər] : [***courrater*** 1464] n.m. (pl. **-ien** [kura'tɛrjən]) ; Entremetteur

**Hezh oa kourater ga Leonis** : Il était entremetteur avec les Léonais *(An Uhelgoat)*

**KOUROUSSAÑ** [ku'rusə] : [***kouroussañ*** 1992] vb. ; Bouder / Courroucer

**Kourousset é an amzer** : Le temps est courroucé *(Poullaouen)*

**KOURRE** ['kur(ə)] : [***courrez*** 1633] n.m. ; (de l') Argile

**Beñ ar lann vis(e) lak(et) kontuni ba-lec'h oa ket kalz kourr(e), douar peus-fall, ba-lec'h oa ket voien kàer dé gaoud traou-ell, petram sterd dé labour(a)d, vis(e) lak(et) lann** : Ben on mettait continuellement l'ajonc là où il n'y avait pas beaucoup d'argile, de la terre relativement mauvaise, là où on ne pouvait pas vraiment avoir autre chose, sinon dure à travailler, on mettait de l'ajonc *(Kleden)*

**KOURRIE** ['kurie] : [***kourier*** 1992] n.m. ; Courrier

**Pad ar vresel ahe gis-se ma ur yontr ha heñ 'h ee d'ar gar bemde ga'r marc'h da gerc'hed ar c'hourrie** : Là pendant la guerre, j'avais un oncle qui allait chaque jour à la gare à cheval pour chercher le courrier *(Skrigneg)* ; **Ha c'hoazh p(a) oa 'n-om ga(v)et ba bourk Skrigneg, an dud a gredent ket c'hoazh mond da dap ar c'hourrie, pugur oa à vombardiñ** : Et encore lorsqu'il se retrouva au bourg de Scrignac, les gens n'osaient toujours pas aller prendre le courrier, puisque ça bombardait *(Skrigneg)*

**KOURS** ['kurz-s] : n.

- **Kass kours** : Chahuter (rigoler entre amis) *(Kergrist)*

**KOURS** [kurs] : [***cours*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['kursu]) ; Course (& de chevaux...)

**(A-)benn (ar)c'hoazh vo ur c'hours (e)vid gonid merc'h an otro !** : Il y aura demain une course pour gagner la fille du monsieur ! *(Landelo)* ; **Fenoñs zo bet ur c'hours ha den e-bed neus gouneet (a)ha(no)n-me !** : Il y a eu aujourd'hui une course et personne ne m'a gagnée *(Landelo)* ; **Deus (a-)benn (ar)c'hoazh ga'r marc'h bihen du ne(ve) ha c'hwi 'h ey d'ar c'hours** : Viens demain avec le petit cheval noir nouveau et tu iras à la course *(Landelo)* ; **Hag ar vatezh, ar verc'h lare dèoñ d'ond d'o(be)r ar c'hours ga he marc'h-tu, med n'ee ket !** : Et la domestique, la fille lui dit de venir faire la course avec son cheval noir, mais il n'alla pas ! *(Landelo)* ; **A-wichou leus(k)on ar baner gante ha 'h ent d'o(be)r koursou mod-ell ! Ha goude basseon da dapañ 'nèi gante !** : Parfois je leur laisse le panier et sinon ils vont faire des courses ! Et après je passe le leur prendre ! *(Plourac'h)*

- **Koursou-keseg** : Des courses de chevaux ; **Bemde 'h ee 'vi(d) ar c'hoursou-keseg** : Il allait quotidiennement pour les courses de chevaux *(Skrigneg)*

**KOURT / KOUR** [kurt] [kuːr] : [***court*** 1633] n.m. ; Cour (murée) / (la) Cour

**Pell a-raog oant digoueet ba'h ar c'hour, trous ur chô !** : Bien avant qu'ils soient arrivés dans la cour, le bruit du cheval ! *(Lokered)* ; **Ar c'hourt hag ar preô** : La cour et le préau *(An Uhelgoat)* ; **Pa vé ar c'hour 'tiskenn, ar beïsanted a glemm** : Lorsque la cour descend, les paysans se plaignent *(Poullaouen)* ; **Ha pezur heñw oa kousk(ed) ah(e) 'uc'h ar c'heseg, heñ gle(v)e ar c'heseg 'haloupad war 'r c'hour 'è** : Et puisqu'il dormait là au-dessus des chevaux, il entendait aussi les chevaux courir dans la cour *(Laz)* ; **Ba'r skoul oa ket droed da gaoseal brezhoneg ba'r c'hour, ba ar rekreassionou oa daw kaoseal galleg ! Oa ket aesed ! Tou'n dud gaosee brezhoneg...** : On n'avait pas le droit de parler breton à l'école dans la cour, en récréation il fallait parler français ! Ce n'était pas évident ! Tout le monde parlait breton... *(Kergloff)*

**KOURTAÑ** ['kurtə] : [***kourta*** 1957] vb. ; Écourter

✗ *cf.* : ***berraad***

**Ya ha vïe troc'het o lost, kourtet** : Oui et on leur coupait la queue, on écourtait *(Skrigneg)* ; **Ha d'ar poent-se vïent kourtet, pa vijent 'n-om ga(ve)t deg, pemzete ahe gis-se, vïe troc'het o lost dê, a-peu-prè keid-se, da**

**hirrañ mo(d)-se !** : Et à ce moment-là elles étaient écourtées, lorsqu'ils se retrouvaient dix, quinze jours là comme ça, on leur coupait la queue, à-peu-près de, au plus long comme ça *(Skrigneg)*

**KOUSK** [kusk] : [***cousq*** 1659] n.m. ; Sieste / Somme / Sommeil (cf. **CHOP**)

**Gwraet neus un tamm kousk** : Il a fait un petit somme *(Skrigneg)* ; **Ar re-gozh, houzoh walc'h, ra o c'housk** : Les vieux, vous savez bien, font leur sieste *(Skrigneg)* ; **Plij a ree din pignad barzh d'o(be)r ma zamm kousk goude lein** : J'aimais y grimper pour faire mon petit somme après manger *(An Uhelgoat)* ; **Da zigentañ pa oamp e(rr)i, 'tond deuh hi c'housk a oa ! Oa ket fessonet gwal vad a'ha !** : Au départ lorsque nous somme arrivés, elle venait de sa sieste ! Elle n'avait pas très belle apparence ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Gwraet na un tammig kousk ba-kost ur c'hleuñ (e)vid hataped an nosvechou kollet** : Il avait fait un petit somme au bord du talus pour rattraper les nuits perdues *(An Uhelgoat)* ; **Sete ma vije flep un tamm, pe skuizh oa moien daoñ o(be)r trankilloc'h, memes d'o(be)r un tamm kousk !** : Donc s'il était un peu patraque, ou bien fatigué, il pouvait faire tranquillement et même de faire une petite sieste ! *(Skrigneg)* ; **Med heus kemed dond fenoñs ha deus d'i lein hag a'h efomp goude lein tro teir eur, 'benn-neuhe (v)o gwraet hi c'housk gati** : Mais tu n'as qu'à venir aujourd'hui à midi et nous irons après manger vers trois heures, pour-là elle aurait fait sa sieste *(Skrigneg)* ; **Goude lein sañset, goud(e) mis-mae a'h ee ar wreg hag ar vugale d'o(be)r ur c'housk goud(e) lein ha ba'h mis-even, neuhe 'h ee ar mestr hag ar mevel !** : Censément après le déjeuner, après le mois de mai les femmes allaient faire une sieste après le déjeuner et au mois de juin, c'était alors le maître et le commis ! *(Skrigneg)*

- **Ba e gousk** : Dans son sommeil ; **Hezh so ba i gousk** : Il est dans son sommeil *(Skrigneg)*
- **Kousk-inder** : Sieste de l'après-midi ; **Un tamm kousk-inder** : Une petite sieste d'après manger *(Plouïe)*
- **Kousk kreis-te** : Sieste de midi ; **Ba'r sêson vras vis(e) ket kousk kreis-te, ah nann !** : À la grande saison il n'y avait pas de sieste de midi, ah non ! *(Kleden)* ; **Doc'h an abard'hê vis(e) ket kous(ket), dé greis-te, ya. Nann, kousk kreis-te** : On ne dormait pas l'après-midi, à midi, oui. Non, la sieste de midi *(Kleden)*
- **Ober ur c'housk c'hweg** : Dormir du sommeil du juste ; **Ar bugel neus gwraet ur c'housk c'hweg** : L'enfant a dormi du sommeil du juste *(Poullaouen)*

**KOUSKADENN** [kus'kɑːdən] : [***kouskaden*** 1919] n.f. (pl. **-ou** [kuska'dɛnu]) ; Somme

✗ *syn.* : ***chop, inderviñ, sor***

**Kouskadenn ar yontr** : Le somme de l'oncle *(An Uhelgoat)*

**KOUSKED / KOUSSED** ['kuskəd-t] ['kus(ə)d-t] : [***cousquet*** 1500] ad. ; Endormi (-e)

**Flemmet on bet pé oain kousked** : Je me suis fait piquer lorsque j'étais endormie *(Plouïe)* ; **Oh ! N'é ket kouss'd 'naoñ, ra ket-heñw (ne)med moured(iñ) ah(e) gis-s(e)** : Oh ! Il n'est pas endormi, il ne fait là que somnoler *(Kleden)*

- **Chom kousked** : S'endormir ; **Da lakad 'nê da chom kousked a-wichou** : Parfois pour les faire s'endormir *(Skrigneg)*
- **Hanter-gousked** : À moitié endormi (-e) ; **Morgousket, pa ver hanter-gousked, pa ver moredet** : Sommeiller, lorsqu'on est à moitié endormi, lorsqu'on somnole *(Skrigneg)*

**KOUSKED / KOUSSED** ['kusk(əd-t)] ['kusəd-t] : [***cousquet*** 1499] vb. ; Dormir / & (se) Coucher / Coucher (un enfant...)

**Oh ! Deus da gousked du-m(añ) !** : Oh ! Viens dormir chez moi ! *(Skrigneg)* ; **Ma zud vije 'kousked d'an traoñ ha me vije 'kousked d'an nec'h** : Mes parents dormaient en bas et moi je dormais en haut *(Skrigneg)* ; **Ya, me(d) aboea zo pell, ni meump kousket 'boea ! Meump ket choñj** : Oui, mais ça fait longtemps, on a dormi depuis ! On ne se rappelle plus *(Skrigneg)* ; **Ha deus an noñs da-houde visent laket da gousked ba krow ar c'heseg** : Et ensuite pour la nuit on les faisait dormir dans l'écurie *(Plouïe)* ; **Pa gousko an heol** : Quand le soleil se couchera *(Berrien)* ; **Houmañ lar din vïe ket (e)vid kousked ga'r logod** : Elle me disait qu'elle ne pouvait pas dormir à cause des souris (Plouïe) ; **N'oc'h ket (e)vid kousked ?** : Vous ne dormez pas ? *(Poullaouen)* ; **N'oun ket (e)vid kousked gantoñ dram vé (é) tiroc'hal !** : Il m'empêche de dormir puisqu'il ronfle ! *(Plouïe)* ; **Kousked dowgrommed ba'n trañchïou** : Dormir recourbé dans les tranchées *(Poullaouen)* ; **Kouke(d) divêd** : Se coucher tard *(Lannedern)* ; **Kouske(d) divêtoc'h** : Se coucher plus tard *(Lannedern)* ; **Kousket mad, ken e tày man ba ho tiskouarn** : Dormez bien, jusqu'à ce que de la mousse vous pousse dans les oreilles *(Groñvel)* ; **Ha heñ vïe kontant hañ d'ond ene da gousked** : Et il était content hein d'y venir dormir *(Lokmarïa)* ; **Pa vé debet koan 'h eer da gousked** : Lorsqu'on a soupé on va dormir *(Poullaouen)* ; **Oh ya ! Sertenamant 'hat ! Da gousked ! Pet(r)a nïe gwraet gou(de)-se ?** : Oh oui ! Certainement ma foi ! Se coucher ! Qu'aurait-il fait ensuite ? *(Plonee)* ; **Ola bugale ! Poent é mond da gousked ! Aet d'ho kwele 'n-ur haloup(ad) !** : Oh ! Les enfants ! Il est l'heure d'aller se coucher ! Allez au lit et plus vite que ça ! *(Skrigneg)* ; **Ah ya ! Oh ya, 'vel ma teue ur c'hlasker-boued, eh beñ vïe rôet e goan dèoñ ha goud(e)-se vïe gwraet un takad dèoñ ba korn ar c'hrow (e)vi(d) dèoñ koussed barzh** : Ah oui ! Oh oui, dès qu'un mendiant venait, eh ben on lui donnait son souper et ensuite on lui faisait une zone dans le coin de la crèche afin qu'il puisse y dormir *(Sant-Wazheg)* ; **Me meus bet kousket war ar pellachou** : J'ai eu dormi sur les balles (d'avoine) *(Ponvel)* ; **'N-om voasañ da gousked a-bred** : Prendre l'habitude de dormir tôt *(Poullaouen)* ; **Deut toud ! Amañ zo plass ba'h ar grigner ahe ha ahe zo voien da gousked deg, n'é ket pemp é !** : Venez tous ! Ici il y a de la place là dans le grenier et là on peut en coucher dix, et non cinq ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! (E)ma ket 'kousked (a)naoñ, mouredиñ ra-heñw !** : Oh ! Il ne dort pas, il somnole ! *(Kleden)* ; **Me deus an de, kajimant pa'n de toud ran kimed kousked, deus nos a vên divun** : Moi de jour, je ne fais pratiquement que dormir le jour, je suis réveillé la nuit *(Ar Fouillez)*

- **En-om lakad da gousked** : Se mettre à dormir ; **Hag oa aet ba'r c'hoat ene ha na debret un tamm bara ha 'n-om laket da gousked** : Et il alla dans le bois dont je vous parle, puis mangea un bout de pain et se mit à dormir *(Berrien)*
- **Kousked aes** : Dormir tranquille ; **Ya, bremañ 'h on trankil da zond ha zo voien demp da gousked aes 'ha !** : Oui, maintenant je suis tranquille pour venir et nous pouvons dormir tranquille ma foi ! *(Skrigneg)*
- **Kousked ferm** : Dormir profondément ; **Kous(ket) ferm é-heñw c'hoazh, led(et)-hañw. Diroc'hal ra !** : Il dort encore profondément, il est étalé. Il ronfle ! *(Kleden)*
- **Mond da gousked** : Aller se coucher ; **Bremañ renkon mond da gousked** : Maintenant il faut que j'aille me coucher *(Berrien)* ; **Poent é doc'h mond dé gousked** : Il est temps pour vous d'aller vous coucher *(Kleden)* ; **N'ouzon ket ped devezh on bet heb mond da gousked ba ma gampr ha oa ket raiedenn kin !** : Je ne sais pas combien de journées j'ai passé sans aller dormir dans ma chambre, il n'y avait pourtant plus de rat ! *(Plouïe)*
- **Vaet é an heol da gousked ba ur sac'h-kaoc'h !** : Le soleil est caché par un gros nuage (m-à-m. Parti est le soleil dormir dans un sac de merde) *(Kleden)*

**KOUSKER** ['kuskər] : [***kouskour*** 1904] n.m. (pl. **-ien** [kus'kɛrjən]) ; Dormeur

- **Kousker mad** : Lève-tard / Bon dormeur ; **Hezh zo ur c'housker (mad)** : C'est un lève-tard *(Plouïe)*

**KOUSTO** ['kus(t)ɔ] : [***cousto*** 1718] vb. ; Coûter

**Pegement goust ?** : Combien est-ce que ça coûte ? *(Pleiben)* ; **(A-)barzh komañs goust dê** : Ça leur coûte avant de commencer *(Poullaouen)* ; **Un euro goust ar pezh sac'had din** : Le gros sac rempli me coûte un euro *(Skrigneg)* ; **Pa-dal oa ket koustet re gér din** : Or ça ne me coûta pas trop cher *(Poullaouen)* ; **Med debet na i erc'hent kar ar re-se gouste kér** ! : Mais il avait bouffé son fric car ceux-là coûtaient cher ! *(Ponvel)* ; **Ha goust ket kér, pugur vé ket laket amann barzh** : Et il ne coûte pas cher, puisqu'on n'y met pas de beurre *(Plouïe)* ; **Ar c'hrow-saout oa koust(e)t demp *14 millions* 'è, pris ar feurm !** : L'étable nous coûta également 14 millions, le prix de la ferme ! *(Lokarn)* ; **An dour na goust nintra din, na goust din nemed mond-ha-dond !** : L'eau ne me coûte rien, ça ne me coûte que l'aller-retour ! *(Ar Fouillez)* ; **Sete ma zad na prenet un' ar mod-se, d'ar mar(e)-se an dra-he ma'hat gouste ket keme(nt)-se** : Mon père en avait donc acheté un comme ça, à cette époque ça ne devait probablement pas coûter si cher que ça *(Skrigneg)* ; **Keme(nt)-se ??! Me mije koleet ma beuc'h ma-hun 'ha ma mije gouïet a gouste keme(nt)-se !** : Tant que ça ??! Ma foi j'aurais sailli ma vache moi-même si j'avais su que ça coûterait tant que ça ! *(Skrigneg)* ; **Ah daon ! Te 'ha ! Na vanki ket a'ha ! Pudur te werzh kerroc'h 'vi(d) a goustont dit !** : Ah dam ! Toi ma foi ! Tu ne manqueras de rien ma foi ! Puisque tu vends plus cher que ce qu'ils te coûtent ! *(Skrigneg)* ; **Pugur vïe gwraet ar bouteier dre ahe his-se, me(d) ar re-he gous'eè kér ha gou(de)-se vïe uset male(ü)rus binniget !** : Ou-bien on faisait les sabots par-là, mais ils coûtaient cher et ensuite c'était usé, mon Dieu ! *(Plonee)* ; **Ah ya, med ma teufent da wel ba pe-brij é koustet mont(añ) ar boutiked-se, ar voutik ma montet-me ha kalz a re-all 'veldin** : Ah oui, mais s'ils venaient voir quel prix ça coûte de monter cette exploitation, l'exploitation que moi j'ai montée et beaucoup d'autres comme moi *(Lannedern)* ; **Dow-vil lur gous(t)e (a)r bato dé pep den ha me môa pemp mil lur, sete jom mil lur ganimp c'hoazh, pé omp dibarket ba'n Amerik ene** : Le bateau coûtait deux mille francs à chacun et moi j'avais cinq mille francs, il nous restait donc encore mille francs, lorsque nous avons débarqué là-bas en Amérique *(Ar C'hastell-Ne)*

- **Koustañ kér d'e (gostïennou / gostïou)** : Payer cher de ses côtes (en travaillant à la faux) ; **Ar valc'h renke troc'ha(d) mad petrame renkes chechañ war'nèi, a gouste kér d'é kostïennou** : La faux devait bien couper ou-bien tu devais tirer dessus, tes côtes les payaient chèrement *(Berrien)* ; **An heñi oar ket go(v)eled mad e valc'h a goust kér d'e gostïou, pugur droc'h ket mad** : Celui qui ne sait pas bien battre sa faux, ses côtes le payaient cher, puisque ça ne coupait pas bien *(Berrien)*

**KOUSTUS** ['kustyz-s] : [***coustus*** 1732] ad. ; Coûteux (-se) (cf. **FRÊJUS / MISUS**)

**KOUTELL** ['ku.təl] : n.f. ; Couteau / Coutre (cf. **KONTELL / KOUNTELL**)

**KOUTIG** ['kutig-k] : [***koutik*** 1930] n.f. ; Fille dévergondée / Putain (cf. **GAST** ; **LOUSENN** )

**Houzh zo ur goutig 'ha !** : C'est une putain tiens ! *(Skrigneg)*

**KOUVERTURENN** [kuvɛr'ty:rən] : [***kouverturenn*** 1992] n.f. (pl. **-ou** [kuvɛrtu'rɛnu]) ; Couverture

✗ *cf.* : ***liñsen, pallen***

**Vij(e) ket laket ur gouverturenn** : On ne mettait pas une couverture *(Berrien)* ; **Un tamm kouverturenn laket war an daol (a-)benn da fèriñ** : Une sorte de couverture disposée sur la table pour repasser *(Plouïe)*

**KOV / KOF** [ko(:)v-f] : [***coff*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['ko(:)v-fu]) ; Ventre

✗ *m. comp.* : ***bouton-kov, droug-kov***

**Ur juvendrïerenn dindan e gov hag un tosser war e gein** : Une sous-ventrière sous le ventre, et une dossière sur le dos *(Skrigneg)* ; **Ma'hat vo ka(v)et ar sabrenn ba kov un' bennaket pugur é aet ba'r c'hig** : On trouvera probablement le sabre dans le ventre de quelqu'un puisqu'il s'est planté dans la chair *(Landelo)* ; **Ma kouefe an neñw war an douar, (e)n-im daol war da gov (e)tre diw rijennad patates, to droug e-bed** : Si le ciel devait tomber sur la terre, se jeter à plat ventre entre deux rangées de pommes de terre, tu n'auras aucun mal *(Poullaouen)* ; **Pé vise jerr(e)t, an dra-s(e) ba kov ar veuc'h, an dra-s(e) a ree 'vel a c'hwïo ha vise daw toullañ 'nèi ha lesk an trokar barzh neu'n** : Lorsque c'était enfermé dans le ventre de la vache, ça faisait comme si ça gonflait et il fallait la percer et laisser alors le trocart à l'intérieur *(Kareis)* ; **Ha c'hwi ! Pe-sort mod ret pé peus**

**pesketet ? Me meus bet gwelet (aha)nac'h kemer ar pesk ba ho torn ar mod-se ha digor o c'hov hag a vehègn 'tifrekañ ba ho torn !** : Et vous ! Comment faites-vous lorsque vous avez pêché ? Je vous ai vu prendre le poisson dans votre main comme ça et leur ouvrir le ventre alors qu'ils frétillent dans votre main ! *(Sant-Wazheg)*

- **Brassoc'h e zowlagad 'vid e gov** : Les yeux plus gros que le ventre *(Laz)*
- **Dañs kof-ha-kov** : Slow ; **Ale ! Aet é ar re-mañ d'o(be)r dañsou kof-ha-kov (a)darr(e) !** : Allez ! Ils sont repartis pour faire des slows *(An Uhelgoat)*
- **Delc'hen ba e gov** : Tenir au corps ; **Muoc'h, gav din, nise derc'het un tamm youd-siled ba ho kov 'vid nise derc'het ur bolennad-laezh kowled, da ma joñj din-me** : La bouillie d'avoine aurait, je crois, plus tenu au corps que ne l'aurait fait une bolée de lait caillé, à mon avis *(Ponvel)*
- **Dond ur pezh kov da *ub.*** : Devenir ventripotent ; **Ba-blassou vis(e) rôet lann d'ar re-he, me(d) ar lann oa pouèr d'ar c'heseg ! Pounner vïent, sterd da zijeriñ un tamm ha tàe ur pezh kov dê** : Par endroits on leur donnait de l'ajonc, mais l'ajonc était lourd pour les chevaux ! Ils étaient lourds, un peu dur à digérer et ça les faisait devenir ventripotent *(Poullaouen)*
- **Kargañ e gov** : Remplir son ventre ; **Ha me amañ renk kargañ ma c'hov en-ur weled an dud o tibiñ !** : Et moi ici je dois remplir mon ventre en voyant les gens manger ! *(An Uhelgoat)* ; **Mod-all vïe ket bet karg o c'hov dêhègn** : Sinon ils n'auraient pas remplis leur ventre *(Sant-Wazheg)* ; **Ha bemde vïe bouetet mad ha karget o gov dê** : Et chaque jour il était bien nourri et leur ventre rempli *(Landelo)* ; **Ha neuhe pa ket karget ho kov 'hat !** : Et alors tu n'avais pas le ventre plein ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Me meus bet gwel(e)t ar saout ar mo(d)-s(e) ba'r prajeier hag a gargè-hè o gov ga yeot dru ha war-lerc'h 'h ee-hè ba bord ar harzh petram ba-bord ar wazh dé glass yeot sec'h** : Moi j'ai vu les vaches comme ça dans les prés qui se remplissaient le ventre d'herbe grasse et elles allaient ensuite au bord du talus ou au bord du ruisseau pour chercher de l'herbe sèche *(Kleden)*
- **Kargañ kov ra** : Ça remplit le ventre ; **Wechou vïe ket mad-mad 'e, me(d) oh ! Karg' kof ree !** : Parfois ce n'était pas très bon non-plus, mais oh ! Ça remplissait le ventre ! *(Brennilis)*
- **Kov-barrikenn** : Ventre de barrique (gros ventre) ; **Deus an hini nise ur pezh kov vise laret : sell 'ta e gov-barrikenn** : De celui qui avait un gros ventre on disait : regarde donc son ventre de barrique *(Skrigneg)*
- **Kov-moan** : Crève-la-faim ; **Te zo ur penn-toñseg ! Map-kast kov-moan !** : Tête de crapaud ! Espèce de crève-la-faim ! *(Skrigneg)*
- **Kov-yo(u)d** : Gros ventre / Gras du bide *(Plouïe)*
- **Lammañ war *udb.* war e gov** : Sauter sur *qqchose* à plat ventre ; **Ha wichou 'h ee dow zèn war ar varrenn ha deuh an nec'h a lammont warnoñ mo(d)-se war o c'hov, pugur ar varrennn oa hir ha vije un' amañ ha un' ahe ! Hag a lamment war o c'hov, 'h essañ diskenn 'nèi** : Et parfois deux hommes allaient sur la barre et ils sautaient dessus du haut comme ça à plat ventre, puisque la barre était longue, il y en avait un ici et un là ! Et ils sautaient à plat ventre pour essayer de la faire descendre *(Skrigneg)*
- **Leizh e gov** : Le ventre plein ; **Ha 'leizh o c'hov ! Ha chokol(ad) ha-traou !** : Et leur ventre plein ! Et du chocolat et tout ! *(Plourac'h)* ; **Nann, oa ket magadurezh, med memes-tra leizh mamp hom gov mamp memes-tra hañ !** : Non, ce n'était pas nutritif, mais nous avions tout de même le ventre plein hein ! *(Karnod)* ; **Hag e zebègn ket deus taol (a)ssames ganomp 'nê-gn, med nign nôa 'leizh hoñ c'hov, sè hègn zebè pezh nôagn c'hoant war-lerc'h** : Et ils ne mangeaient pas à table avec nous, mais nous avions le ventre plein, ils mangeaient donc ce qu'ils voulaient après *(Sant-Wazheg)*
- **Leun e gov** : Plein son ventre ; **Sant a reent an tress a-walc'h med yeent ket gwal vounnus pegur voa re leun o gov oa** : Ils sentaient assez bien la trace mais n'avançaient pas très vite car leur ventre était trop plein *(Plonee)* ; **An hini vé re leun e gov ne vé ket gouest da haloupad** : Celui qui a le ventre trop plein n'est pas capable de courir *(Plonee)* ; **Mi (e)mañ leun ma c'hov** : J'ai le ventre plein *(Kergrist)*
- **O(be)r kov-moan** : Faire ventre creux ; **O(be)r kov-moan un tamm** : Faire ventre creux un peu *(Plouïe)*
- **Poan-gov** : Mal de ventre ; **Hei ree kime lared nïe poan-gov** : Elle ne faisait que dire qu'elle avait mal au ventre *(An Uhelgoat)* ; **(E)vid passeal ar boan-gov oa laret da Jañ-Mari** : Pour passer le mal de ventre on disait à Jean-Marie *(An Uhelgoat)* ; **(A-)wichou an dud a'h ee pell, mamm-gozh oa bet n'onn ket pe-geid ha nije dalc'hmad poan-gov ha ruchete** : Parfois les gens allaient loin, grand-mère était allée je ne sais combien de fois car elle avait constamment mal au ventre et qu'elle vomissait *(Skrigneg)*
- **Poan-gov vras** : Cancer (grand mal de ventre) ; **Ha vije marw an dud ga'r làeres pe ga'r « boan-gov vras », an dra-he oa kañser** : Et les gens mouraient de la colique ou du « grand mal de ventre », ça c'était le cancer *(Skrigneg)* ; **Hizh so marw ga'r boan-gov vras, ga'r làeres** : Il est mort du cancer, de la colique *(Skrigneg)*
- **Reud i gov** : Le ventre archi-plein *(Plouïe)*
- **Rond i gov** : Le ventre rond ; **Ah ya ! Ha rond o c'hov ! Oagn ket ga'n naon heñ !** : Ah oui ! Le ventre rond ! Ils n'avaient pas faims hein ! *(Plourac'h)*

**KOVAD / KOFAD** ['ko:vəd-t] : [***coffat*** 1521] n.m. (pl. **kovajou / kofajou** [ko'(f/v)ɑ:ʒu]) ; Ventrée / Cuite (cf. **KORVAD**)

**Ur c'hovad neus gwraet** : Il a fait une ventrée *(Skrigneg)* ; **Disammañ i govad** : Rendre son repas / Vomir *(Skrigneg)* ; **Goude na debet i lein na gwraet ur c'hovad** : Après qu'il eut mangé son dîner il fit une ventrée *(Skrigneg)*

- **Ober kovajou** : Prendre des cuites *(Ar Fouillez)*
- **Re-govad** : Indigestion / Trop grosse ventrée ; **Ur re-govad meus gwraet** : J'ai fait une indigestion, trop mangé *(Plouïe)* ; **Un tamm re-govad neus gwraet** : Il a fait une belle ventrée *(Skrigneg)* ; **Gwraet voa ur re-govad-bara, voant ket gouest d'ond maes** : Ils avaient fait une trop grosse ventrée de pains, ils étaient incapables de sortir *(Plonee)*

**KOV-KAR** [kof'kar] : [***coff an gar*** 1499 ; ***kôf-gâr*** 1850] n.f. ; Mollet

**E gov-kar** : Son mollet *(Berrien)*

**KOWAD / KOUAD** ['kɔwəd-t] ['kuwəd-t] ['kuːəd-t] : [vx. br. ***couat***] n.f. (pl. **kowajou** [kɔ'wɑːʒu] **kou(w)ajou** [ku'(w)ɑːʒu]) ; Averse & Période (ensoleillée)

**Heb-dale vo ur gowad** : Il va y avoir une averse sans tarder *(Plouïe)* ; **Meump ket bet (ne)med un tamm gouad vihen ! Glô** : Nous n'avons eu qu'une petite averse ! De pluie *(Skrigneg)* ; **Ah(e) oa ur gowad-heol tomm alïes, war-lerc'h ur gowad-glaw** : Il y avait souvent une chaude période ensoleillée, après une averse de pluie *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ur gouad toud mis-mae ! An dra-he neus gwraet vad d'ar jerdin ! Ha oa an traou 'hond da zisec'hiñ !** : Une averse tout le mois de mai ! Ça a fait du bien au jardin ! Tout commençait à se dessécher ! *(Skrigneg)*

- **Kowad-avel** : Bourrasque ; **Kouwajou-a'el so** : Il y a des bourrasques *(Karnod)* ; **Nondidïe ! Oa deut ur gouwad-a'el ! Paotr-powr ! Ha' noa distoket (a)nèoñ deuh an douar, paotr-powr !** : Nom de Dieu ! Il vint une bourrasque ! Mon pauvre ! Qui le décolla du sol, mon pauvre ! *(Landelo)* ; **Digoueet oa ur gouwad-a'el ! Paotr ! Distoket (a)nèoñ deuh an douar** : Il arriva une bourrasque ! Mon gars ! Il fut décollé du sol *(Landelo)* ; **He mab zo ur sklutenn, ur pezh dèn moan, mond walc'h rafe gad ur gouwad-a'el** : Son fils est un escogriffe, un sacré gars mince, il partirait bien d'une bourrasque *(Poullaouen)* ; **Jilou 'ta ! Pudur oa bet a'el ! Hag ma'hat an dra-he na kemer(e)t un tamm aer hag ur gouad-a'el na digor(e)t an noñr hag ar poues, ma'hat, neus ruilhet ha aet da val(e) !** : Écoute donc ! Puisqu'il y avait eu du vent ! Et ça avait probablement pris un peu d'air, une bourrasque avait ouvert la porte et le poids a, probablement, roulé et avait été bazardé ! *(Skrigneg)*
- **Kouad-glô** : Averse de pluie ; Ha goud(e)-se Brest oa kouajou-glaw pa'n deiezh kontuni : Et ensuite à Brest il y avait des averses de pluie continuellement pendant la journée *(Kleden)* ; **Goud(e)-se vis(e) kouajou-glaw neu'n pé vis(e) ba mis-meurzh, kouajou-grijil ha glaw !** : Ensuite il y avait alors des averses de pluie au moi de mars, des averses de grêle et de pluie ! *(Kleden)*
- **Kouad-grijil** : Averse de grêle ; **Avelach(ou) oa ha kouajou-grijil** : Des coups de vent et des averses de grêle *(Kleden)*
- **Kowad-tan** : Flambée ; **An dra-h(e) meus bet klêt, la vïe daw alum ur gowad-tan ba-di(nd)an ur lon-keseg wechou 'vi(d) lak (a)nèoñ da ziblass** : Ça j'ai entendu dire, qu'on fallait parfois allumer une flambée sous les chevaux pour les faire se déplacer *(Laz)*

**KOWAD** ['kɔw(əd-t)] : vb. ; Avoir (cf. **KAOUD**)

**KOWED** ['kɔwəd-t] : [***cauet*** 1464] n.f. ; Cage

**Deut ar lapouss d'e gowed en-dro (a)darr(e) !** : L'oiseau de retour dans sa cage à nouveau ! *(Landelo)*

**KOWENN** ['kowən] : [vx. br. ***cou(h)ann***] n.f. (pl. **-ed** [ko'wɛnəd-t]) ; Chouette

**Kowenned, lapouss-an-Ankou** : Des chouettes, la chouette effraie *(Lannedern)* ; **Me(d) ar gowenn zo am(añ) c'hoazh 'è...** : Mais il y a encore aussi la chouette ici... *(Laz)* ; **Ar skrije(r)ig, 'n dra-h(e) meus klêt kaos, 'n dra-h(e) oa ur sin, ar gowenn d'an nos 'benn gleec'h hou(zh) 'h o(be)r « kriiii ! » : Mond rey 'n nén gantoñ (a)darr(e) !** : L'effraie, j'en ai entendu parler, c'était un signe, la chouette la nuit, lorsque tu l'entendais faire « kriiii ! » : Elle emportera quelqu'un à nouveau ! *(Laz)*

**KOWESS / KOFESS** ['kowəz-s] ['koːəz-s] ['kofəz-s] : [***coffes*** 1499] vb. ; (se) Confesser (cf. **KADOR-GOWESS** : n.f. ; Confessionnal)

**Daonet Yves c'hwi n'oc'h ket bet kowess pell-zo hat** : Diable Yves il y a longtemps que vous ne vous êtes pas confessés *(Lokmarïa)* ; **(A-)benn é bet echu kofess ar c'hloier, ar person houll** : Quand la confession du bedeau fut terminée, le recteur lui demande *(Kleden)* ; **Erro é poent da zond da gowess ha da gomunïañ** : Il est temps de venir se confesser et communier *(Lokmarïa)* ; **Da gowess oa aet da zigentañ** : Il était parti se confesser pour commencer *(Lokmarïa)* ; **Daw din mond da go'ess !** : Il faut que j'aille à confesse ! *(Sant-Wazheg)* ; **Oa un' hag oa aet da go'ess, pudur 'h ee an dud da go'ess** : Il y en avait un qui était allé se confesser, puisque les gens allaient se confesser *(An Uhelgoat)* ; **Med ma nis(e) war ar marc'had da zib un tamm kig d'ar gwener, ma viche ket bet hañw da go(v)ess 'naoñ, heñ vise aet-kuit ba'n ivern sur !** : Mais s'il avait sur la marché à langer un bout de viande le vendredi, s'il n'était pas allé se confesser, il partait sûrement en enfer ! *(Kergloff)*

**KOWIDELL** [kɔ'wiːdəl] : [***queuidel*** 1718] n.f. (pl. **-ou** [kɔwi'dɛlu]) ; Petite cage / **KOWIDELLIG** [kɔwi'dɛlig-k] : n.f. ; Toute petite cage

**Ur gowidellig da lakad ur lapouss** : Une petite cage pour mettre un oiseau *(Poullaouen)* ; **Ur gowidell-owr** : Une petite cage en or *(Poullaouen)* ; **Kichenn mantell ar chiminal, ur gowidell beb tu** : À côté du manteau de cheminée, une petite cage de chaque côté *(Poullaouen)*

**KOWISKENN** [ko'wiskən] : [***kaouiskenn*** 1992] n.f. ; Chattemite

**Houmañ zo ur gowiskenn** : C'est une chattemite *(Poullaouen)*

**KOWLED** ['kowləd-t] : [***coulet*** 1499] ad. ; Caillé (-e)

**Laezh kowled** : Du lait caillé *(Poullaouen)* ; **Bet meus bet klêt ma yontr lared pé 'h ee da dorriñ-hawreg, pé 'h ee da dorriñ an douar kozh ga an treñch, a-wichou nïe laezh kowled, med heñw oa laosk heñ !** : J'ai entendu mon père dire que lorsqu'il allait défricher un guéret à la houe, lorsqu'il allait défricher la vieille terre à la houe, parfois il avait du lait caillé, mais c'était léger hein ! *(Ponvel)* ; **Muoc'h, gav din, nise derc'het un tamm youd-**

**siled ba ho kov 'vid nise derc'het ur bolennad-laezh kowled, da ma joñj din-me** : La bouillie d'avoine aurait, je crois, plus tenu au corps que ne l'aurait fait une bolée de lait caillé, à mon avis *(Ponvel)* ; **C'hoazh vis(e) ket kalz tra d'ar mar(e)-se, oa ket boued heñ ! Vis(e) ket (ne)med ur bann'h laezh kowled da ver(e)nn, an dud nis(e) naon d'ar mar(e)-se** : Et encore il n'y avait pas grand-chose à cette époque, il n'y avait pas de nourriture hein ! Il n'y avait qu'un coup de lait caillé à quatre-heures, les gens avaient faim à cette époque-là *(Ponvel)* ; **Dourennet é ar laezh pa vé kowled un tamm, pa vé trôet un tamm, kowled a vije barzh ha dour un tammig gwer, gwer-glas ha trenket vije ha pa vije trenk ar mod-se oa ar gwellañ d'ar moc'h ! Laket vije ba-mesk ar gwe(l)ien** : Le lait est « dourennet » quand il est un peu caillé, lorsqu'il est un peu tourné, il était caillé à l'intérieur ainsi que de l'eau légèrement verte, verte-bleue et c'était tourné, c'est lorsque c'était ainsi tourné que c'était le meilleur pour les cochons ! On incorporait ça à la pâtée des cochons *(Skrigneg)*

**KOZH** [koːz] ['koːwz-s] : [vx. br. ***coth*** ; ***coz*** 1467] ad. (sup. **koshañ, koshou** ['kosa] ['kosu] comp. **koshoc'h, koshac'h** ['kosɔx-h] ['kosax]) ; Âgé (-e) / Vieux / Vielle / Ancien(ne) / & subst. ; Vieillard (-e) / Vieux (vieille) / & antép. péj. Vieux / Vieil (-le) / Méchant (-e)

**An dra-he zo kozh** : Ça c'est vieux *(Plouïe)* ; **Eh ! Houmañ zo koshoc'h, houmañ oar !** : Eh ! Elle est plus âgée, elle sait ! *(Skrigneg)* ; **Hem(añ) zo aet kozh, hem(añ) neus gwraet e amzer brem(añ)** : Il est devenu vieux, il a fait son temps maintenant *(Skrigneg)* ; **Ur gozh varrikenn didalet !** : Une vieille barrique défoncée ! *(Skrigneg)* ; **Un tamm kozh-labour kaoc'h d'ober** : Un sale travail chiant à faire *(Plouïe)* ; **Med an dra-he zo traou ha' zo kozh !** : Mais ça ce sont des trucs qui sont vieux ! *(Brennilis)* ; **N'eus ket hañi koshoc'h e-bed 'viton 'ha ba'r laezh !** : Il n'y a personne de plus ancien que moi dans le lait ma foi ! *(Karnod)* ; **Deut oagn kozh, sè hègn oagn ket choñj kin cheñch buhe, re gozh oant** : Ils étaient devenus vieux, ils ne pensaient donc à changer de vie, ils étaient trop vieux *(Ar Fouillez)* ; **Hezh zo kozh** [koːwz-s] : Il est vieux *(Plonee)* ; **Neuhe me zo kozh brem(añ) heñ ! Me zo un'-gozh...** : Alors moi je suis vieille maintenant hein ! Je suis une vieille... *(Laz)* ; **Ar re-gozh ahan'h, ar re zo koshoc'h** ['kosɔh] **(e)vito(n)-m(e) un tamm bihen 'e deus choñj deus an dra-he c'hoazh** : Ceux d'entre vous qui sont âgés, un petit peu plus âgés que moi aussi, se souviennent encore de ça *(Skrigneg)* ; **Sete pé voa degoueet ene an heñi goshañ** : Donc lorsque la plus vieille arriva *(Plonee)* ; **Ur bann'h gwin kozh** : Un coup de vieux vin *(Skrigneg)* ; **Tammou gwir bi'n fin da evañ gwin kozh** : De petits verres fins pour boire du vieux vin *(Skrigneg)* ; **Da-houde pé oan bet deut da ve koshoc'h un tamm** : Par la suite lorsque j'étais devenu un peu plus vieux *(Plouïe)* ; **Ar gouarnamant kozh** : L'ancien gouvernement *(Berrien)* ; **N'é ket ken kozh, pugur oa deut un trakteur da Balae e-gis-se** : Ce n'est pas si vieux, puisqu'un tracteur vint à Palae comme ça *(Speied)* ; **Oh ma'hat oa koshoc'h** : Oh il était probablement plus âgé *(Berrien)* ; **Un' deuh ar re goshou oa** : C'était un des plus vieux *(Berrien)* ; **An ti koshou ba-dreñw ahe his-se** : La plus vieille maison derrière là-même *(Plouïe)* ; **Ga ma c'hamarad kozh** : Avec mon vieil ami *(Ar Fouillez)* ; **Ur c'hozh lutig** : Une sale loupiote *(Poullaouen)* ; **Kozh kouilhourenn !** : Vilaine souillon ! *(Brennilis)* ; **Eñ oa eizh la koshoc'h evidoun** : Il était de huit ans mon aîné *(Skrigneg)* ; **An dow goshañ é an dow baotr** : Les deux plus vieux sont les garçons ! *(Skrigneg)* ; **Oaint ket traou kozh anê, nann, traou digourdi !** : Ce n'était pas de vieux animaux, non, des animaux dégourdis ! *(Plonee)* ; **Ma n'et ket d'ho kwele, damai teuy ar wrac'h kozh, gwrac'h Mitouarn gad he c'hrog ha' gasso (a)han(o)h gati** : Si vous n'allez pas au lit, tout à l'heure la vieille sorcière, la sorcière Croque-mitaine va venir munis de son crochet pour vous emporter avec elle *(Sant-Riwal)* ; **(Ha)g (e-)se pé oa digoueet an diw gozh assames oaint kontant o-diw** : Et donc lorsque les deux vielles arrivèrent ensemble elles étaient contentes toutes les deux *(Sant-Hern)* ; **Reou gozh 'h anee (aha)non (a)boe oan kañfard, oa ket problem e-be(d)** : Les anciens me connaissaient depuis que j'étais gamin, il n'y avait aucun problème *(Kalaner)* ; **Hezh so e'o re gozh, n'é ket kap d'o(be)r mann e-bed** : Il est devenu trop vieux, il n'est plus capable de rien faire *(Karais)* ; **Me oa yowank ha ma c'hamaradésed a oa kalz koshoc'h 'viton-m(e) !** : J'étais jeune et mes amies étaient beaucoup plus vielles que moi ! *(Skrigneg)* ; **Ha 'benn ar fin neu'n oa ka(v)et un test, heñ oa pe(va)r ha pe(va)r-ugent sete oa kemed ur bla koshoc'h evid a'h on bremañ neuhe** : Et pour finir alors on trouva un témoin, il avait quatre-vingt-quatre donc il n'était que d'un an plus âgé que je le suis alors maintenant *(Ponvel)* ; **Pa oa digasset hezh kozh war ar plass** : Lorsqu'on amena ce vieux sur place *(Ponvel)* ; **Ma'hat vije laket ar re oa dimeet ba'r bla d'ond assames ga un' goshoc'h** : On faisait probablement aller celles qui étaient mariées dans l'année avec une plus âgée *(Plouïe)* ; **Partïet oa ar hast kozh-se kuit se gad hemañ, paotr !** : Cette vielle pute tailla la route avec lui, mon gars ! *(Ponvel)* ; **Me oa an heñi koshoñ ha me vije delc'het da ziwall ar saout d'ar mar(e)-se ga ma dud-kozh** : J'étais le plus vieux et mes grands-parents me gardaient pour garder les vaches à cette époque *(Lokarn)* ; **Ma c'hoar zo koshoc'h (e)vidon dow la** : Ma sœur est plus vieille que moi de deux ans *(Plonee)* ; **Oh kozh ! Me zo ga ma bemp pla ha pe(va)r-ugent heñ** : Oh vieille ! Je suis dans ma quatre-vingt-cinquième année hein ! *(Plonee)* ; **C'hwi zo kozh rantikou ganec'h ahe his-se ! Ahe zo tud kalz re sañsubl !** : Vous ne faites là que débiter de vieilles balivernes ! Il y a là des gens beaucoup trop sensibles ! *(Skrigneg)* ; **Med me blij ket re ar c'hozh *haricots verts*-mañ !** : Mais moi j'apprécie pas trop ces sales haricots verts là ! *(Skrigneg)* ; **Sete pé oa aet da wel oa kemed un tamm kozh tok-plous er-maes !** : Donc lorsqu'il partit voir il n'y avait plus qu'un pauvre vieux chapeau de paille dehors ! *(Skrigneg)* ; **Ma mamm oa e(rr)i kozh deja, surtoud d'ar mar(e)-se, me meus ket joñj (ne)med deuh ma mamm kozh !** : Ma mère était déjà devenue vielle, surtout à cette époque, je ne me rappelle que de ma mère vieille ! *(Skrigneg)* ; **Un tamm bihen koshoc'h 'vidoun...** : Un peu plus âgée que moi... *(Plouïe)* ; **Ya, med te zo koshoc'h...** : Oui, mais tu es plus vieux *(Plourac'h)* ; **Pé vije stag(et) ar c'heseg a boanient, me lar dit ! Ha surtoud barzh kosh-heñchou !** : Les chevaux peinaient lorsqu'ils étaient attachés, je peux te le dire ! Et surtout dans de vieux chemins défoncés ! *(Skrigneg)*

- **Ar mab koshañ** : Le fils aîné ; **Hag a ar mab koshañ neuhen, ahann, heñ oa ket dimeet** : Et alors le fils aîné, d'ici, n'était pas marié *(Skrigneg)*
- **Ar re-goshañ** [are'gosa] : Les plus vieux (/vielles) ; **Ya, p(a) oa gwraet an ti, ar vugal(e), ar re-goshañ 'nê, dow pe dri oa dimeet, me(d) oaint ket toud !** : Oui, lorsque la maison fut faite, les enfants, les plus vieux d'entre eux, deux ou trois étaient mariés, mais ils ne l'étaient pas tous ! *(Skrigneg)*

- **Ar re-gozh** [are'goːz] : Les vieux, les vieilles : Les anciens / Les vieux / Les parents ; **Ar re-gozh ouïent ket galleg** : Les anciens ne savaient pas le français *(Berrien)* ; **Malèrus (e)vid ar re-gozh** : Malheureux pour les parents (/ les vieux) *(Skrigneg)* ; **Mond a reemp da wel ar re-goshañ da zigentañ** : Nous allions voir les plus vieux en premier *(Lokmaria)* ; **Ar re-gozh vise korbesennet raog tàe an nos** : Les vieux avaient les jambes coupées avant que la nuit arrive *(Poullaouen)* ; **Ar re-gozh, houzoh walc'h, ra o c'housk** : Les vieux, vous savez bien, font leur sieste *(Skrigneg)*
- **Ba'n amzer gozh** : Dans l'ancien temps ; **Ba'n amzer gozh vis(e) troc'het toud ga'r falc'h** : Dans l'ancien temps on coupait tout à la faux *(Kleden)*
- **Be *nombr* bla koshoc'h evid *ub.*** : Avoir *nombre* an(s) de plus que *qqn.* / Être de *nombre* an(s) l'aîné (-e) de *qqn.* ; **Seizh la é koshoc'h evidoun** : Elle est de sept ans mon aînée *(Plouïe)* ; **Hezh so dow p(e) dri bla koshoc'h 'vid(o)n** : Il a deux ou trois ans de plus que moi *(Speied)* ; **Deja me ma ma c'hoar oa trizeg la koshoc'h ha ma breu(r) oa deg la koshoc'h, sete du-mañ oa ket (a) vugale !** : Déjà, moi j'avais ma sœur qui avait treize ans de plus et mon frère avait dix ans de plus, chez moi il n'y avait donc pas d'enfants ! *(Skrigneg)*
- **Deus amzer gozh ha n'ounn ket deus pe-geid** : Depuis des temps immémoriaux ; **Ene oa bet, deus amzer gozh ha n'ounn ket deus pe-geid, a oa tumulussou ene** : Ici il y a eu, depuis des temps immémoriaux, des tumulus *(Plouïe)*
- **Dond da gozh** : Se faire vieux (vieille) ; **Ahe teuent da gozh memes-tra** : Là ils se font quand-même vieux *(Berrien)*
- **Douar kozh** : (de la) Vieille terre ; **Ar hawreg so douar-lann, douar kozh** : Le guéret c'est de la terre d'ajonc, de la vieille terre *(Ponvel)* ; **Ba'n douar kozh tà traou plom-rèr, med ar re-s(e) so lorgnezh, ar re-s(e) so kal(ed) ha sterd dé droc'hañ** : Les chénopodes apparaissent dans de la vielle terre, mais ce sont des saloperies, ils sont durs et difficiles à couper *(Kleden)*
- **Gwech-all gozh** : Il y a très longtemps / Dans l'ancien temps ; **Ah ! Gwich-all gozh, ya** : Ah ! Dans l'ancien temps, oui *(Skrigneg)* ; **Gwech-all gozh alïessoc'h vïent ba'r gwaremmou** : Dans l'ancien temps elles étaient le plus souvent dans les garennes (les vaches) *(Plouïe)* ; **Ar re-h(e) a ree ar ravaj deuh ar beïsanted gwech-all, gwech-all gozh** : Ils faisaient ravages chez les paysans autrefois, au temps jadis *(Skrigneg)*
- **Houzh-gozh** : Cette vieille(-là) ; **Houzh-gozh noa deusket din o(be)r an dra-he** : L'autre vieille m'avait appris à faire ça *(Sant-Wazheg)*
- **In amzer gozh** : Dans l'ancien temps ; **Ur sakredïe foar oa in amzer gozh** : Il y avait une sacrée grande foire dans l'ancien temps *(Landelo)*
- **Kosh-ha-digozh** ['ko.sadi'goːz-s] : Vieux et moins vieux ; **Ya, daon ya ! Labourerien-douar oamp toud ! Houzoh walc'h, (a-)viskoazh toud ! Kosh-ha-digozh ha-toud !** : Oui, diantre oui ! Nous étions tous agriculteurs ! Vous savez bien, de tous temps ! Vieux et moins vieux et tout ! *(Skrigneg)*
- **Kosh-kaojou** : (des) Balivernes / (des) Ragots ; **Gantoñ n'eus kime kosh-kaojou** : Il ne raconte que des ragots *(Plouïe)* ; **Oh ! Me(d) pet(r)a ? Sur a-walc'h an dra-he n'é keme(d) kosh-kaojou !** : Oh ! Mais quoi ? Ce sont sûrement des balivernes ! *(Skrigneg)*
- **Kosh-karr** : Vieille carriole ; **Eh ! Hag ene oa deut un' ga un tamm kosh-karr** : Eh ! Et là vînt une personne dans une sorte de vieille carriole *(Skrigneg)*
- **Kosh-loch** (pl. **kosh-lochou**) : Vieux taudis ; **Un devezh oa bal amañ barzh Pen ar Hars, d'ar mar(e)-se vije gwraet, houzoh walc'h, barzh tammou kosh-lochou ha kosh-tïer !** : Un jour il y avait un bal ici à Pen ar Hars, à cette époque on faisait ça, vous savez bien, dans des vieux taudis et de vieilles baraques ! *(Skrigneg)*
- **Kosh-ti** (pl. **kosh-tïer**) : Vieille baraque
- **Kozh-kozh** : Très vieux ; **Med hezh oa kozh ! Se oa kozh-kozh ! Pu(g)ur ma dad lare neus ket bet aneet hezh (ne)med kozh-kozh** : Mais il était vieux ! Très vieux ! Puisque mon père disait qu'il ne l'avait connu que très vieux *(Ponvel)* ; **Teir gozh-kozh, me zo koshoc'h (e)vite bremañ, me(d) d'ar mar(e)-se ! D'ar mar(e)-se, me oa ugent vla, peus kime(d) choñj(al) pe-sort buhe môa-me ga teir gozh mo(d)-se !** : Trois très vielles, je suis plus vieille qu'elles maintenant, mais à cette époque-là ! À cette époque, j'avais vingt ans, pense à la vie que j'avais avec trois vielles comme ça ! *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Kozh-mat** : Relativement vieux / Bien vieux ; **E(rr)i** [ɛj] **kozh-mat** : Devenu bien vieux *(Skrigneg)* ; **Ar reñ-h(e) so e(rr)o kozh-mat ! Ar reñ-h(e) so diwanet war ar reier ahe his-se !** : Ils sont devenus bien vieux ! Ils ont germé sur les rochers là comme ça ! *(An Uhelgoat)*
- **Kozh-tre** : Très vieux (/vieille) ; **An dra-he zo gis ur c'hog 'è, ma vé deut kozh-tre, n'é ket gwal vad kin 'nèoñ** : C'est aussi comme un coq, s'il devient très vieux, il n'est plus très bon *(Laz)*
- **Loar gozh** [***loar goz*** 1878] : Lune en décours ; **Ha pen vé ar loar gozh 'h a-hi pelloc'h gati** : Et quand la lune est en décours, elle va plus loin *(Kleden)*
- **Mil-gozh** : Extrêmement vieux (vieille) ; **Un' kozh, mil-gozh !** : Un vieux, extrêmement vieux ! *(Plouïe)*
- **Mod-kozh** : À l'ancienne / Ancien (-ne) ; **Ya ga'r varr, med an dra-he oa mod-kozh** : Oui avec l'écobue, mais c'était à l'ancienne *(Berrien)* ; **An ar mod-kozh na keme(d) ur soc'h** : L'ancienne charrue n'avait qu'un soc *(Kleden)* ; **Mod-kozh 'ha ! 'Vel un tamm sae hir vije ga lod** : À l'ancienne ma foi ! Certains avaient comme une sorte de robe longue *(Skrigneg)* ; **Ha ga oustilhou mod-kozh, re vïe ganemp 'h o(be)r gwech-all !** : Et munis d'outils à l'ancienne, ceux que nous utilisions autrefois ! *(An Uhelgoat)* ; **Hag ar chidour(e)n mod-kozh, deus se 'h in (a-)benn da gaoseal 'ha, kar houzh so bet ur benves mad d'ar Vretoned (iv)è !** : Et le chaudron à l'ancienne, de ça ma foi j'arriverai à parler, car il fut aussi un bon outil pour les Bretons *(Skrigneg)* ; **Me(d) ar bla(v)ezh kent(añ) oa mod-kozh (me)mest-tra, pugur 'barzh oa ràet arc'hant doc'h, me ma renket o(be)r tri bla !** : Mais la première année, c'était quand-même à l'ancienne, puisque avant qu'on vous donne de l'argent, moi j'avais dû faire trois ans ! *(Speied)*
- **Mond da gozh** : Devenir vieux ; **Tud ha' vise klemm dalc'h-mad ha 'h a da gozh « klemmus zo padus »** : Des gens qui se plaignaient constamment et qui devenaient vieux « plaintif est durable » *(Ponvel)*

- **Paotr yowank-kozh** (pl. **paotred -**) : Vieux garçon / Vieux célibataire *;* **Hezh zo paotr yowank-kozh** : C'est un vieux célibataire *(Berrien)* ; **Ar baotred yowank-kozh oa gleet teuñvañ 'nê toud d'o(be)r lard du !** : (hum.) Les vieux célibataires, il fallait tous les fondre pour en faire du cambouis ! *(Laz)*
- **Powr-kozh** : Mendiant *(Skrigneg)*
- **Traou gozh** : Le passé / Vieux trucs ; **An dra-he zo traou gozh** : Ça c'est le passé *(Plouïe)* ; **Pezh oa mad da gaoud traou gozh** : Ce qui était bien pour avoir des vieux trucs *(Plourac'h)* ; **Traou gozh ! Traou ha n'eint ket bet laret c'hoazh !** : Des vieux trucs ! Des trucs qui n'ont pas encore été dits ! *(Plouïe)* ; **Me n'ouzon kime(d) traou gozh toud !** : Moi je ne connais que des vieux trucs ! *(Plouïe)*
- **Un amzer gozh** : Un ancien temps ; **Hag an dra-he zo kozh ! Pugur ma zud, na ar re oa en a-raosse, nagn ket anveet an dra-he ! An dra-he zo un amzer gozh !** : Et ça c'est vieux, puisque ni mon père, ni ceux qui l'ont précédé, n'ont connu ça ! C'est un ancien temps ! *(Lannedern)*
- **Un devezh kozh** : Une sale journée / Une dure journée ; **Fenoñs meus tapet un devezh kozh** : Je me suis tapé une dure journée aujourd'hui *(Plouïe)*

**KOZHAMZER** [koz'ɑ̃mzər] : [***koz-amzer*** 1931] n.m. [pl. **-iou** [kozɑ̃m'zɛrju]) ; Automne

**Ba komañsamant ar c'hozhamzer 'h ant kuit** : Elles s'en vont (hirondelles) au début de l'automne *(Poullaouen)* ; **Ar c'hozhamzer hag ar goañw** : L'automne et l'hiver *(Poullaouen)*

**KOZHAÑ** ['koːzə] : [***cozaff*** 1499] vb. ; Vieillir (cf. **KOSHAAD**)

**Pé oa deut da gozhañ** : Lorsqu'il devînt vieux *(An Uhelgoat)* ; **Eo paotr ! Ma jomiche ket da gozhañ** : Si mon gars ! S'il ne restait pas vieillir *(Skrigneg)* ; **'H a an dour da re gozhañ** : Le liquide vieillit trop *(Skrigneg)* ; **Ya, pêet d'o(be)r kramp(ou)zh, ya ha deut da gozhañ memes-tra da-beked unneg la ha pe(va)r-ugent 'e** : Oui, payée pour faire des crêpes, oui et elle devînt quand-même vieille jusqu'à quatre-vingt-onze ans aussi *(Landelo)*

**KOZHENTE / KOSHENTE** [ko'zɛnte] [ko'sɛnte] : [***kozhentez*** 1992] n.f. ; Durée de vie / Longévité

**Hirreet é ar gozhente** : La durée de vie est allongée *(Poullaouen)*

**KRABAN** ['krɑːbən] : [***craban*** 1659] n.f. (surtout au pl. **-ou** [kra'bɑ̃ːnu]) ; Griffe / Pogne / Patte / Paluche

**Heñ neus krabanou, doworn bras ha bisïed tew** : Il a des paluches, de grandes mains et de gros doigts *(Plouïe)* ; **Ma 'h a krabanou hemañ-all war'naoñ damai neuhe jomo trankil** : Si l'autre arrive à lui mettre la main dessus alors tout à l'heure il restera tranquille *(Plouïe)*

- **Koueo ba krabanou *ub.*** : Tomber entre les mains de *qqn.* ; **An heñi gouev ba krabanou hezh, beñ heñ n'a ket pell hañ !** : Celui qui tombe entre ses mains ne va pas loin hein ! *(Plouïe)*
- **War e grabanou** : À quatre pattes ; **Ledet o zri (ganin) war o c'hrabanou** : (Je) les ai fait tomber tous les trois à quatre pattes *(Ar Fouillez)*

**KRABANAD** [kra'bɑ̃ːnəd-t] : [***crabanat*** 1633] n.f. (pl. **-ou** [krabɑ̃'nɑːdu]) ; Torgnole

**Roiñ ur grabanad doc'h** : Vous mettre une torgnole *(Plouïe)* ; **Kuit da daped ur grabanad** : Afin d'éviter de prendre une torgnole *(Poullaouen)*

**KRABISSAD** [kra'bisəd-t] : [***crabiçzat*** 1732] vb. ; (se) Griffer

**Dihan da 'n-om grabissad !** : Arrête de te griffer ! *(Poullaouen)*

**KRABOSSAÑ / KRABOUSSOU** [kra'bosə] [kra'busu] : [***krabousein*** 1927] vb. ; (se) Déformer (sol) / Devenir informe

**Pa gomañse ar lor-zi douar krabossañ** : Quand le sol de terre battue commençait à se déformer *(Poullaouen)*

**KRABOTAÑ** [kra'bɔtə] : [***krabotat*** 1919] vb. ; (se) Gratter

**Hag anduriñ ha e(rr)i da grabotañ 'nê, peus kimed soñjal setou !** : Et supporter et arriver à les gratter, pense-y voilà ! *(Plonee)* ; **Ah nann ! Me lar se ha é bet c'hoazh, lar ken tomm-all 'vel é bet hag oa deut toud leun boutonou ba hor fass, war partoud ba hor c'horv ha vïemp krabotañ 'nê** : Ah non ! Je dis ça et ça l'a encore été, il a fait tellement chaud que nos gueules étaient couvertes de boutons, partout sur nos corps et nous les grattions *(Plonee)*

**KRAG-VEW** [krag'vɛw] : [***krak-veo*** 1902] ad. ; Éméché (-e)

✗ *syn.* : ***tommeet, tomm e vri*** ; & *cf.* : ***mew***

**Med vêr keme(d) ur wich mew ! Goude vêr krag-vew** : Mais on n'est saoul qu'une fois ! Après on est éméché (c-à-d. ça devient une habitude) *(Skrigneg)*

**KRAK** [krak] : [***craq*** 1530] ad. ; Aride (sol) / Desséché (-e)

**Douar krak ! Douar sec'h ga mein** : De la terre aride ! De la terre sèche et pierreuse *(Kleden)* ; **Ma zespugnè ar voenn re sec'h, vis(e)-heñw krak** : S'il ramassait le foin trop sec, il était desséché *(Kleden)* ; **Talvee ke(t ar) boan mond da lak ur parkad-kwinizh ba douar ha' vis(e) krak** : Ça ne valait pas le coup d'aller mettre un champ de blé dans de la terre qui était aride *(Kleden)*

**KRAMPOUESSA** [krɑ̃m'pwesa] : [***krampoesa*** 1931] vb. ; Chercher des crêpes

- **Kerzh da grampouessa** : Envoyer sur les roses *(Berrien)*

**KRAMPOUEZH / KRAMPOUZH** ['krɑ̃mpwəz-s] ['krɑ̃mpuz-s] ['krɑ̃(m)pəz-s] ['krɑ̃ms] : [***crampoez*** 1499] coll. (sing. **krampouênn** [krɑ̃(m)'pwɛn]) ; Crêpe(s)

**Hezh zo ganet goude ar c'hrampouzh** : Il n'est pas très futé (mot-à-mot : Il est né après les crêpes) ; **Me zo hond d'ober un neubeud krampouzh** : Je vais faire quelques crêpes *(Poullaouen)* ; **War ar c'hrampouzh n'an ket re** : Je n'abuse pas trop des crêpes *(Plouïe)* ; **Boud po bep a grampouenn** : Chacun aura respectivement une crêpe *(Kergrist)* ; **Bleñchou, skilhou, ar re-s(e) vïe faoutet 'vi(d) 'h aos(añ) krampouzh…** : Des brindilles, des éclisses, on les fendait pour préparer des crêpes… *(Laz)* ; **Damai e chomo sac'het ar c'hrampouzh ba ma estomog ma vé ket jistr !** : Tout à l'heure les crêpes resteront coincées dans mon estomac s'il n'y a pas de cidre ! *(Skrigneg)* ; **Pé teue war hi c'his d'an ab(ar)d'hê neu'n tàe kramp'zh gati da reiñ domp, d'ar vugwale** : Lorsqu'elle revenait l'après-midi, alors elle rapportait des crêpes pour nous donner, aux enfants *(Landelo)* ; **Ha moèr(e)b 'Fin vije ba'r gambr neuhe 'h o(be)r krampouzh ! Hou(zh) a ree krampouzh da werzhañ !** : Et la tante de 'Fin était alors dans la chambre à faire des crêpes ! Elle faisait des crêpes à vendre ! *(Skrigneg)* ; **Pier a ree gwastell, ar re-he oa mad ha vise krampouzh tew oa, me meus gwelet mamm 'h ober gwastell** : Pierre faisait des galettes, elles étaient bonnes c'était de grosses crêpes, j'ai vu ma mère faire des galettes *(Motre)* ; **Ha ribotad laezh vije gwraet 'è blam da gaoud laezh-ribout da zibiñ ga'r c'hrampouzh** : Et on barattait aussi le lait pour obtenir du lait baratté pour accompagner les crêpes *(Skrigneg)* ; **Ya hag goud(e)-se neuhe oa 'è mikanikou (e)vid o(be)r ar c'hrampouzh oa 'è** : Oui et ensuite alors il y avait également des machines pour faire les crêpes aussi *(Sant-Wazheg)* ; **Ar re voa pinvidig un tammig bihen teue mein deus Uvelgoat, gad ur men-grich gan dow doull (e)vi(d) o(be)r krampouzh** : Ceux qui étaient quelque peu riches apportaient des pierres de Huelgoat, du granit avec deux trous pour faire des crêpes *(Pleiben)* ; **Pato ha kig, krampouzh vis(e) 'è ! Krampouzh-gwinizh ha krampouzh gwinizh-tu hag kafe vise ket, d'ar mare-s(e) oa ket kafe c'hoazh…** : Des patates et de la viande, il y avait aussi des crêpes ! Des crêpes de froment et des crêpes de sarrasin, il n'y avait pas de café, à cette époque il n'y avait pas encore de café *(Ponvel)* ; **Ah ya ! Med ar vamm du-mañ 'h ee d'ar bourk d'o(be)r krampouzh 'ta, ur wech p(e) diw wech ar su(zhu)n, pad an de war an tan mod-s(e), pleget mod-s(e), pezh oa sterd hañ !** : Ah oui ! Mais chez moi ma mère allait au bourg faire des crêpes, une fois ou deux par semaine, pendant la journée sur le feu comme ça, pliée comme ça, ce qui était difficile hein ! *(Landelo)* ; **Oh ! Me meus ket gwelet o(be)r krampouzh ur wech ar su'n, ma mamm ree ket krampouzh, wechou ree ! Med pass gwal alïes…** : Oh ! J'ai vu faire des crêpes une fois par semaine, ma mère ne faisait pas de crêpes, parfois elle faisait ! Mais pas bien souvent… *(Kergloff)*

- **Krampouzh-balar(e)nn** : Crêpes (faites) à la poêle ; **Krampouzh-balar(e)nn da goan** : Des crêpes à la poêle au souper *(Plouïe)*
- **Krampouzh-touss(eg) !** ['krɑ̃pus'tusəg-k] : Champignons *(Plouïe)*

**KRAMPOUZH-MOUZHIG** [krɑ̃mpus'mu:zig-k] : [***krampouez-mouésic*** 1879] n.m. (coll.) ; Ombilics (de Vénus) / Nombrils de Vénus

**Ar c'hrampouzh-mouzhig vé laket war an heskidi** : On met les ombilics sur les furoncles *(Poullaouen)* ; **Krampouzh-mouzhig so 'e, med ar re-he, ar re-he é ar re stag deuh ar mougeriou !** : Il y a aussi le nombril de Vénus, mais ceux-là, ils sont accrochés aux murs ! *(Plouïe)* ; **Ar re-he é krampouzh-mouzhig** : Ce sont les nombrils de Vénus *(Plouïe)*

**KRAÑ** [krɑ̃.] : [***cran*** 1633] n.m. (pl. **kraniou** ['krɑ̃.ɲu]) ; Cran / & Ailette (de boîte d'essieu)

**Hemañ oa ur pezh ha' vis(e) ba'r rod 'è, ma vïe ket bet hezh, ma nïe ket bet kraniou ar mo(d)-se, ar rod nis(e) troiet war ar plass** : C'était une pièce qui était aussi dans la roue, s'il n'y avait pas celui-là (boîte d'essieu), s'il n'avait pas eu d'ailettes comme ça, la roue aurait tourné dans le vide *(Kareis)* ; **Ar brankariou ha go(ude)-se oa ar mikanik ba-dreñw, ar freñ neu'n, dé sterdañ, ur vazh-mikanik ha c'hwi pa kraniou da lak a-wechou b(a)-lec'h oa un diskenn vat** : Les brancards, il y avait ensuite la mécanique à l'arrière, le frein donc, à serrer, un serre-frein et vous aviez parfois des crans à enclencher là où il y avait une sacrée descente *(Speied)* ; **Ar maout ziskennè, 'n-or droiñ 'naoñ ma visè c'hoant, vis(e) diskennet heñw pé sterdèh. Dé sterdañ d'o(be)r ar jistr oa ur varrenn-hou(a)rn hag as(e) oa ur c'hlikè ha hezh dapè ur c'hrañ be-vech, am(añ) oa ur rod ha oa toullou barzh enni hag ar yennou 'h ee un' ba'n toull be-vech** : Le mouton descendait, en le tournant au besoin, on le descendait quand vous serriez. Il y avait, pour le serrer afin de faire du cidre, une barre de fer et là un cliquet qui prenait chaque fois le cran, il y avait ici une roue avec des trous (un écrou) et les clavettes, les clavettes allant chacune dans le trou à chaque fois *(Kareis)*

**KRAÑCHAÑ / KREÑCHAÑ** ['krɑ̃ʃʃə] ['krɛ̃ʃʃə] : [***crachat*** 1499] vb. ; Cracher / Fulminer (cf. **SKEUPAD / TUFAD**)

**Golle ket amzer o kreñchañ war'nê** : Il ne perdait pas de temps à cracher dessus *(An Uhelgoat)* ; **Oh ! Aet oan da greñchañ 'naoñ ba'r boubellenn pé ma debet 'naoñ !** : Oh ! Lorsque j'en avais mangé j'étais parti le cracher dans la poubelle ! *(Skrigneg)* ; **Ah ! Ur veuc'h wechou vé diflemmet 'è, vé 'krañchañ ah(e) gis-s(e)** : Ah ! Une vache fait parfois aussi les gros yeux, elle fulmine comme ça *(Laz)*

**KRAOÑ** [krɑ̃w(n)] : [***craoü*** 1633] coll. (sing. **-enn** ['krɑ̃w(n)ən] / sing. pl. **-ennou** [krɑ̃w'(n)ɛnu]) ; Noix / Noisettes

**Un neubeud kraoñ** : Quelques noisettes *(Plouyé)* ; **Oh ! Be meus, plant-kraoñ zo partoud 'è** : Oh ! J'en ai, il y a aussi des plants de noisetier partout *(Laz)* ; **Kraoñ yell, pé é yell ar c'hraoñ é aw ar c'hraoñ** : Des noisettes brunes, lorsque les noisettes sont brunes c'est qu'elles sont mûres *(Plouïe)*

- **Brank-kraoñ** : Branche de noisetier ; **Eñvañtet ganamp hoñ-hun ! Vïe gwraet kirri bihen ga brankou-kraoñ, beb-sort traou toud !** : Inventés par nous-même ! On faisait des petites charrettes avec des banches de noisetier, toute sorte ! *(Plonee)*

**KRAOÑ-DOUAR** [krɑ̃w'du.ʷər] : [***kraoñ douar*** 1933] coll. ; Noix de terre / Terre-noix (*conopodium majus*)

**Ar c'hraoñ-douar, ya, deuh ar re-h(e) ba'n douar !** : Les noix de terre, oui, on en trouve dans le sol *(Kolloreg)* ; **Triñchin-koukou ha beb-sort toud ! Nin ouïe deb(iñ) 'nê hag ar c'hraoñ-douar !** : De l'oseille et de toute sorte ! Nous avions l'habitude d'en manger et les noix de terre ! *(Plonee)* ; **Ha nin, pé wele ar c'hraoñ-douar, nin anee ar re-h(e) ! Ha nin a'h ee da glas(k) 'nê ba'n douar** : Et nous, lorsque nous voyions les noix de terre, nous les reconnaissions ! Et nous allions les chercher dans le sol *(Plonee)*

**KRAOÑ-KELVO** [krɑ̃w'kelvə] [krɑ̃w'ke.lo] : [***craouñ-qelvez*** 1633] coll. (sing. **kraoñenn-kel(v)o** ['krɑ̃wən͵ke.lo]) ; Noisettes

✗ *m. comp.* : ***gwe-kraoñ(-kelvo)*** ; *syn.* : ***kraoñ***

**An dra-se, ba komañsamant an ne(ve)-amzer, 'benn tàè ar bleuñ ba'r gwe, doc'h an dra-s(e) vis(e) gwraet ar bissi(gou)-mareñw, surtoud deus ar c'hraoñ-kel(v)o ha deus an haleg, ar bojennadou-haleg** : Ça, au début du printemps, quand les chatons venaient dans les arbres, on appelait ça des « bissigou-mareñw », surtout du noisetier et du saule, les buissons de saule *(Kleden)*

**KRAP / KRAPON** [krab-p] ['krapən] : [vx. br. ***crap***] n.m. (pl. **-ou** [kra'pɔ̃:nu]) ; Crampon

**Ar wakol vïe gwraet ga hesk ha vise laket un dro-goat memes-tra ! Ha lak(e)t kraponou ha traou barzh dam d'ar c'heseg da cheche(d)** : le « gwakol » était fait de laîche et on mettait quand-même une attelle en bois ! On y mettait des crampons et autres afin que les chevaux tirent *(Brennilis)* ; **Deuh an alar oa ur c'hrap hag un tamm chadenn koste, na vïe kime lakad ar sparl da grogo ba'r re-he ha henn(ezh) na mailhou bras, (e)vel (e)maoc'h é lared** : Sur la charrue se trouvait un crampon et un bout de chaîne de côté, on n'avait qu'à les accrocher au palonnier, et il avait de grands maillons, comme vous dites *(Plonee)*

- **Ar bed zo e krap, an neb a dap a dap / An neb na dap ket a skrap** : Le monde est en suspend, quiconque attrape attrape / Quiconque n'attrape pas gratte (c-à-d. C'est marche ou crève) *(Plouïe)*
- **Deus-krap** : Agrippé (-e) / Cramponné (-e) ; **Eh beñ, houzh vïe kuet (a-)dreñw troad an daol, deus-krap e gis-se** : Eh ben il s'était caché (le rat) derrière le pied de la table, agrippé comme ça *(Plouïe)*
- **Doworn-krap / (Doworn) krap-sac'h** [krap'sah] : Pickpocket ; **Hezh neus doworn krap-sac'h, an heñi krap-sac'h neuhe dape ar sac'h** : C'est un pickpocket, le voleur de sac attrapait donc le sac *(Plouïe)*
- **Mab krap-diskrap** : Fils la grattouille (surnom du coq) ; **Ar c'hog hag deus hemen vé gwraet ar mab krap-diskrap « Kokogogog ! Kass ar c'harr war-raog ! »** : Le coq, on l'appelait le fils la grattouille « Cocorico ! En avant le chariot ! » *(Kleden)*

**KRAPAL / GRAPAL** ['(k/g)rapəl] : [***crapaff*** 1499] vb. ; Cramponner / Grimper / S'agripper

**Vij(e) ar vamm à reiñ da zenañ da un' hag vije un'-all, kajimant à hrapal deuh hi barlenn !** : La mère donnait la tétée à un et il y avait un autre, quasiment en train de grimper sur ses genoux ! *(Skrigneg)* ; **À hrapal deuh hi barlenn, ya, à'h essañ mond war hi barlenn goude vije un'-all ganti 'reiñ da zenañ** : Grimpant sur ses genoux, oui, essayant d'aller sur ses genoux alors qu'elle avait un autre à qui elle donnait la tétée *(Skrigneg)*

**KRAPENN** ['krapən] : [***krapen*** 1919] n.f. (pl. **-ou** [kra'pɛnu]) ; Grimpée (montée abrupte) (cf. **KREC'HENN**)

**Dessidet nant mond toud (a)ssames ba fin ar fest ha passeiel dre lein ur grapenn** : Ils décidèrent d'aller tous ensemble à la fin de la fête et de passer par le haut de la grimpée *(Kleden)* ; **Ha heñw (e)n-om eñstal(iñ) ba lein ar grapenn** : Et il s'installe au sommet de la grimpée *(Kleden)*

**KRAS** [krɑ:z-s] : [vx. br. ***cras***] ad. ; Grillé (-e) / Bien cuit (-e) (crêpes) / Desséché (-e) (foin) / Bien sec / Rêche (vêtement mis à sécher par très grande chaleur)

**Pé vise despugnet mad vise kras ar voenn** : Lorsqu'il était bien ramassé le foin était bien sec *(Plouïe)* ; **Poent é despugn an dilhad, mod-all vogn kras ga'n domm(d)er !** : Il est temps de ramasser le linge, sinon ils seront rêches à cause de la chaleur *(Plouïe)* ; **Douar-gretel, un tammig kras ah(e) his-se, atrejou mein-glas tammig 'e** : De la terre aride et graveleuse, un peu desséchée comme ça, des débris d'ardoises aussi quelque peu *(Laz)* ; **Pugur pa lake ar c'herc'h ba'r vorn lampe bek(ed) an nec'h, set' ar re-he vise kras mad, disec'het, malet mod-se neu'n hag a vise red lakad 'nê in go ya, lakad toas in go vise gwraet** : Puisque lorsqu'il mettait l'avoine dans le four elle sautait jusqu'en haut, ils étaient bien grillés, desséchés, alors ainsi moulus et il fallait les mettre en fermentation, on mettait la pâte en fermentation *(Ponvel)*

- **Be kerc'h kras ba e rèr** : Ne pas tenir en place (enfant) (mot-à-mot : Avoir de l'avoine grillé dans le cul) ; **Hezh so kerc'h kras ba e rèr** : Il ne tient pas en place *(Motre)*
- **Boned kras-lard** : surnom de la coiffe du Poher (surnommée « camembert » en français)

**KRASAÑ / KRASO** ['krɑ:zə] ['krɑ:zo] : [***crasa*** 1659] vb. ; Griller

***Pain perdu*** **vije è, vije kras(e)t ar bar(a)** : Il y avait aussi du pain perdu, on grillait le pain *(Skrigneg)* ; **Ar c'herc'h vise laket ba'r vorn da graso pé vise tennet ar bara maes, me n'onn ket (ha)g-eñ vise ket laket un tamm horzenn-goat barzh matre'n da dommañ 'nèi un tamm, war-lerc'h vise deut ar bara maes** : On mettait

l'avoine dans le four à griller lorsqu'on sortait le pain, je ne sais pas si on n'y mettait pas un peu de fagot de bois pour le chauffer un peu, après avoir sorti le pain *(Ponvel)*

**KRASERC'H** ['krɑːzɛx] : [***kraserc'h*** 1992] n.m. ; (du) Grésil

**Kraserc'h oa bet !** : Il y avait eu du grésil ! *(Poullaouen)*

**KRATOUS** ['kratuz-s] : [***krotous*** 1919] n.m. ; (de la) Crasse

**Ur gwiskad kratous warni** : Une couche de crasse sur elle *(Poullaouen)*

**KRAVADEN** [kra'vɑːdən] : [***cavadenn*** 1732] n.m. (pl. **-ed** [krava'de.nəd-t]) ; Personne renfermée

**Hemañ zo ur c'hravaden** : C'est un type renfermé *(Poullaouen)* ; **Ar lardi(g)enn-mañ zo ur c'hravaden-den** : Ce mouchard ci est un gredin *(Poullaouen)*

**KRAVANOU** [kra'vɑ̃ːnu] : [sing. ***caruan*** 1499] n.pl. ; Gencives

**Poan meus ba ma c'hravanou** : J'ai mal aux gencives *(Lannedern)* ; **Poan ma ba ma c'hravanou** : J'avais mal dans les gencives *(Skrigneg)*

**KRAVATENN** [kra'vatən] : [***cravatenn*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [krava'tɛnu]) ; Cravate (habillement)

**Ur roched ampeset, me(d) d'ar mar(e)-se vije ket laket kravatennou na traou ar mo(d)-se war'nê** : Une chemise empesée, mais à cette époque on ne mettait pas de cravates dessus ni de trucs du genre *(Plouïe)*

**KRAVAZH** ['krɑːvəz-s] ['krɑː[a]z-s] : [***grauaz*** 1500 ; ***kravaçz*** 1738] n.m. (pl. **kravizhi** [kra'viːzi] **kravicher** [kra'viʃər]) ; Civière

✗ *cf.* : ***brankar, brec'h***

- **Dougen *udb.* ga ur c'hravazh** : Porter *qqchose* sur une civière ; **Med ar mouded vise tennet hag a vise diw blac'h war da lerc'h neuhe 'lakad 'nê da sec'hiñ, 'tougen 'nê ga'r c'hra'azh, oa ket droad dê d'ober ga'r vorc'h** : Mais la tourbe était extraite, il y avait alors derrière toi deux femmes qui la mettaient à sécher, la portait sur une civière, elles n'avaient pas le droit de faire à la fourche *(Brennilis)*
- **Kass *udb.* ga ur c'hravazh** : Envoyer *qqchose* sur une civière ; **Ar re ar vro amañ ree ga'r vorc'h 'vid kass 'nê da sec'hiñ hag ene renkent kass 'nê ga ur c'hra'azh, un(an) krog pep penn, dougen 'nê, an dra-he oa pounner da zougen ha vise diw blac'h ober an dra-he** : Ceux du coin ici faisaient à la fourche pour les envoyer à sécher et là elles devaient les envoyer sur une civière, une crochant de chaque bout, les porter, c'était lourd à porter et c'étaient deux femmes qui faisait ça *(Brennilis)*

**KRAVINAD** [kra'viːnəd-t] : [***crauignat*** 1659] vb. ; Gratter

**Vij(e) ket moien da bad ! Sete ken a teue da c'hoant dit da 'n-om gravinad !** : On ne pouvait pas tenir ! De telle sorte qu'il te venait l'envie de te gratter ! *(Skrigneg)*

**KRAW** [kraw] : [***krav*** 1992] n.m. ; Côté / Montée

**KREC'H** [krex-h] : [gaul. ***cnoco*** ; vx. br. ***cnoch*** ; m. br. ***qnech***] n.m. (**ar c'hrec'h / an nec'h**) ; Haut / **BA'N NEC'H** : En haut / & À l'est *(Plouïe)* (cf. **TREC'H** ; **LEIN** ; **BEG**)

**Ba'r gêr d'an nec'h** : Dans le haut du village *(Plouïe)* ; **Da-zigentañ noa bet passeet ba'r bourk da krec'h** : Au tout départ il était passé dans le haut du bourg *(Skrigneg)* ; **Sell 'ta, ahe zo ur raiedenn ha' ziskenn deus an nec'h ha ra ur lamp d'an traoñ ha bep ar mare** : Regarde ça, il y a là un rat qui descend du haut et qui fait un bond vers le bas, de temps à autre *(Plouïe)* ; **Pe-lec'h (e)ma an hor'n ? – Ba'h ar bufed d'an nec'h, an tu-dïou** : Où est le sel ? – Dans le buffet en haut à droite *(Skrigneg)* ; **Me(d) amañ oa un' kozh a'hat ! D'an nec'h à chom ahe gis-se** : Mais y avait un vieux ici ma foi ! Il habitait en haut là comme ça *(Skrigneg)* ; **Ar grec'henn zo ene bremañ n'é ket ken krec'h (e)vel oa gwech-all** : Il y a là maintenant une montée qui n'est pas si haute qu'elle était autrefois *(An Uhelgoat)* ; **C'hwi zo un inossant ! Deus d'an nec'h ! Me ziskoueo doc'h !** : T'es un idiot ! Monte ! Je vais te montrer ! *(Sant-Hern)* ; **Marcel na kroget Bernard ga i dilhad ga i dent ha na krimpet ga'r gordenn da zond beke(d) an nec'h** : Marcel, de ses dents, attrapa Bernard par ses vêtements et il grimpa à la corde pour remonter *(Kleden)* ; **Dam pe-sort mod out deut d'an nec'h ?** : Dam comment es-tu venu en haut ? *(Poullaouen)* ; **Ba'r gêr ba'n nec'h ahe oa ur c'houfr, amañ oa ket** : Là dans le haut du village il y avait un coffre (à battre), il n'y en avait pas ici *(Kergloff)* ; **Ha ta ma echou da gass d'an traoñ oa red diñ dond da grec'h, 'benn-neuhe laken ma c'hafetierenn *en route* !** : Et lorsque c'était fini de s'en jeter dans le gosier, il fallait que je monte, je mettais pour-lors ma cafetière en route ! *(Plourac'h)* ; **Ma ! Ene oa ma moèr(e)b 'chom hag a oa ar halatas d'an nec'h, me zo bet 'kousked ba'r halatas d'an nec'h ene !** : Eh bien ! C'était là que ma tante habitait et il y avait le grenier en haut, moi j'y ai dormi en haut dans le grenier ! *(Skrigneg)* ; **Ar lapoussed-mor memes-mod, 'benn weloh 'nê hond oc'h an nec'h, ar loar lar lar vo amzer braw, lar (v)o sec'h memes ha benn-neuhe war-lerc'h 'hond toud doc'h an traoñ, neu'n zo sin ar glaw** : Idem pour les oiseaux de mer, avant que tu les voies venant de l'est, la lune dit qu'il fera beau, qu'il fera même sec et pour-lors après qu'ils viendront tous de l'ouest, c'est alors signe de pluie *(Kleden)*

- **An tu-nec'h (deus) / An tu an nec'h (deus)** : Le nord (de) / Le haut (de) ; **Ar gorr(e) é an tu-nec'h d'ar barres** : Le « **gorre** » c'est le nord (le haut) de la paroisse *(Plouïe)* ; **Ar lodenn douar zo 'kreis-tre an tu an traoñ hag an tu an nec'h** : La parcelle de terre qui se trouve juste entre le bas et le haut *(Plouïe)*

- **A(v)el ba krec'h** : Vent d'est ; **An a(v)el ba krec'h, an a(v)el ba'n traoñ, an a(v)el ba ma rèr ha glô bemde** : Le vent d'est, le vent du sud-ouest, le vent dans mon cul et la pluie tous les jours *(Kallag)*
- **Deus an nec'h da zond d'an traoñ** : Du haut vers le bas ; **Hag a vis(e) laket deus an nec'h da zond d'an traoñ, ar mo(d)-s(e) papred goueè ket gwech e-bed** : Et on le mettait (la cheville) du haut vers le bas, ainsi en tout cas elle ne tombait jamais ! *(Kareis)*
- **Foar an Nec'h** : La Foire Haute ; **Toud noaint c'hoant d'hond da Vontroulez da Foar an Nec'h** : Ils avaient tous envie d'aller à Morlaix à la Foire Haute *(Plouïe)*
- **Pé vise an a(v)el ba'n nec'h vise a(v)el treut ha sec'h** : Quand le vent venait du nord il était faible et sec (la bise) *(Plouïe)*
- **Penn (an) nec'h ar gwele** : La tête de lit ; **P'ho un dèn klañw da vervel ha weli (a)ha(n)on barzh penn nec'h ar gwele** : Lorsqu'il y aura une personne malade sur le point de mourir et que tu me verras à la tête du lit *(Berrien)*
- **Sevel d'an nec'h** : Pointer vers le haut ; **Hezh saw d'an nec'h 'ssames kad patates** : Il pointe vers le haut avec des patates *(Skrigneg)*
- **War-grec'h** : En côte ; **An hent da zizroiñ oa penn da benn war-grec'h** : La route pour retourner était en côte de bout en bout *(An Uhelgoat)*

**KREC'HENN** ['kre:hɛn] : [***quenechenn*** 1499 ; ***crec'hen*** 1659] n.f. (pl. **-ou** [kre'hɛnu]) ; Côte / Montée / Pente (cf. **KRAPENN**)

**Ar grec'henn zo ene bremañ n'é ket ken krec'h (e)vel oa gwech-all** : Il y a là maintenant une montée qui n'est pas si haute qu'elle était autrefois *(An Uhelgoat)* ; **Ba'r grec'henn-ar-mul oa digoueet** : C'était arrivé à la montée de la mule *(An Uhelgoat)* ; **Med gwech-all oa ur grec'henn (a-)bik hag a vije gwraet krec'henn-ar-mul deusouti** : Mais autrefois il y avait une montée abrupte qu'on appelait la montée de la mule *(An Uhelgoat)* ; **Sevel krec'henn ar Gilli war-blén** : Monter la côte du Gilly d'un traite *(Poullaouen)*

**KRED** [kre:d-t] : [***cret*** 1499] n.m. ; Confiance / Croyance / Crédibilité

- **Be kred** : Être croyant ; **Toud an dud oa pediñ (e)vintoñ pugur d'ar mar(e)-se an dud oa kred, grede ba'n otrou-Doue !** : Tout le monde priait pour lui puisqu'à cette époque-là les gens étaient croyants, croyaient en Dieu *(Lokered)*
- **Be kred da *ub.*** : Avoir de la crédibilité ; **Sterd a vise dèi pegur vise ket kemend a gred dèi** : C'était dur pour elle puisqu'elle n'avait pas tellement de crédibilité *(Plouïe)*
- **Kaoud kred (ba / da) *ub.*** : Faire confiance à *qqn.* ; **Ar re-se zo tud neugn ket kred d'ar re-all kalz** : Ce sont des gens qui ne font pas beaucoup confiance aux autres *(Plouïe)* ; **Neus ket kred e-bed d'ar re-all** : Il ne fait aucunement confiance aux autres *(Plouïe)* ; **Oh ! Na ket kalz kred an otro dèoñ** : Oh ! Le monsieur ne lui faisait pas tellement confiance *(Landelo)* ; **Meus ket (a) gred dit e finfesson e-bed !** : Je ne te fais pas du tout confiance ! *(Poullaouen)* ; **Ma gallent-i pladañ 'han(o)h a blado 'han(o)h 'è ! Ba-lec'h un dèn (a-)zoar(e) zo un dèn hag a zo da gaoud kred ba hezh** : S'ils pouvaient vous aplatir, ils vous aplatissaient aussi ! Alors que quelqu'un de « a-zoare », c'est quelqu'un en qui on peut croire *(Ponvel)*
- **Kaoud kred daoñ (e-hun)** : Avoir confiance en soi ; **Un dèn ha neus ket kred e-bed daoñ** : Quelqu'un qui n'a aucune confiance en lui *(Plouïe)* ; **Hezh neus ket kred (ne)med daoñ e-hun** : Il n'a confiance qu'en lui-même *(Plouïe)*
- **Kaoud un tamm kred bennaket** : Avoir quelque croyance ; **Ma zad na un tamm kred bennaket** : Mon père avait quelque croyance *(Skrigneg)*

**KREDIÑ / KRIDIÑ** ['kre:di] ['kri:di] : [***cridiff*** 1499] vb. ; Croire

**Oh ! Gredon ket** : Oh ! Je ne crois pas *(Speied)* ; **Be zo re-all ha' gred toud ar pezh a glêont** : Il y en a d'autres qui croient tout ce qu'ils entendent *(Plouïe)* ; **Ah ! Me grede din ouïeh kime(d) galleg toud ?!** : Ah ! Je croyais que tu ne savais que le français ! *(Brennilis)* ; **Ha kred aha(n)on ma heus c'hoant ! Ma heus ket : memes-mod é din !** : Et crois-moi si tu veux ! Si tu ne veux pas : c'est pareil pour moi ! *(An Uhelgoat)* ; **Me mije touet a-walc'h lar me grede ma me n'echen ket gwech e-bed ba avionou** : J'aurais pourtant juré que je croyais ne jamais aller dans des avions *(Skrigneg)* ; **Ha 'benn laron an dra-h(e) d'an dud, an dud gredont ket an dra-h(e) 'nê** : Et quand je dis ça aux gens, les gens n'y croient pas *(Laz)* ; **Me(d) taol d(é) gass ar ruban dreis(t) vis(e) ket gwraet, gredon ket !** : Mais on ne jetait pas le ruban à mesurer par-delà, je ne crois pas ! *(Sant-Wazheg)* ; **Sertenamant gride ket ur gompes deus ar pezh ar re-s(e) oa lar(e)d (a-)ziwa(r)-benn an Dieoul** : Il ne devait certainement pas croire un mot de ce qu'ils disaient en ce qui concerne le Diable *(Kleden)* ; **Med an den na grede ket** : Mais la personne ne croyait pas *(Kallag)* ; **Hag an hi(ni) na gred ket neus keme dond da wel !** : Et celui qui ne croit pas n'a qu'à venir voir ! *(Skrigneg)* ; **Med houzh na ket kredet aha(n)on !** : Mais elle ne me crut pas ! *(Landelo)* ; **Ha pater ! Nondidïe ! Ni meump disket pater ya ! Ha me ma kredet ar re-he, me vije aet seures a-walc'h d'ar poent-se !** : Et des paters ! Nom de Dieu ! Nous avions après des paters oui ! Et j'y ai cru, je serais bien devenue sœur à ce moment-là ! *(Skrigneg)* ; **Beñ ni grede toud !** : Ben nous croyions tout ! *(Berrien)* ; **Gredon ket, gredon ket** : Je ne crois pas, je ne crois pas *(Sant-Wazheg)* ; **Biken mije kredet** : Jamais je n'aurais cru *(Poullaouen)* ; **Me(d) gredon ket lar ga neubeutoc'h 'vi(d) an dra-h(e) é gouest an dud da veviñ** : Mais je ne crois pas que les gens sont capables de vivre avec moins que ça *(Lannedern)***Direkteur ar c'hooperativ 'n-heñi nôa bet kredet ba ennomp ha nôa fïet fourniss aval-douar domp** : C'est le directeur de la coopérative qui avait cru en nous et fait confiance pour nous fournir des pommes de terres *(Sant-Wazheg)*

- **Krediñ + *vb.*** : Oser + *vb.* ; **Mïoc'h ya, med gredemp ket lared !** : Plus oui, mais nous n'osions pas dire ! *(Skrigneg)* ; **Ha 'benn ar fin da ket kredet o(be)r, 'n owen a halleche ket pêo 'naoñ...** : Et pour finir elle n'osa pas (acheter), de peur qu'elle ne pût pas le payer... *(Skrigneg)* ; **An dud a gredent ket c'hoazh mond da dap ar**

**c'hourrie, pugur oa à vombardiñ** : Les gens n'osaient toujours pas aller prendre le courrier, puisque ça bombardait *(Skrigneg)* ; **Me, an de war-lerc'h, greden ket dond da zibiñ ma dijuni ga'n owen da gaoud adarre !** : Moi, le lendemain, je n'osais pas venir prendre mon petit déjeuner de peur d'avoir encore ! (une engueulade) *(Skrigneg)* ; **Me meus làeret un andouilhenn zo war an otro-person ha gredon ket deb (a)nèi (aha)non !** : J'ai volé une andouille qui appartient à monsieur le recteur ! Et je n'ose pas la manger ! *(Sant-Wazheg)*

- **Red é gweled (a-)benn kridiñ** : Il faut le voir pour y croire *(Poullaouen)*

**KREDUS** ['kreːdyz-s] : [***credus*** 1732] ad. ; Crédule

**Tud kredus oa d'ar mareou** : Il y avait des gens crédules à des époques *(Poullaouen)*

**KREIEN** ['krɛjən] ['krɛjɛn] : coll. ; (du) Gratiné (cf. **KRIGN**)

**KREION** ['krejɔ̃n] : [***craion*** 1659] n.m. & n.f. (pl. **-ou** [kre'jɔ̃:nu]) ; Crayon

**Tapet ma ar c'hreion da skrivañ** : J'avais pris le crayon pour écrire *(An Uhelgoat)* ; **Pe-sort mod galleh skrivañ ga ho kreion ar mod-se ?! C'hwi so abitüet...** : Comment pouvez-vous écrire avec votre crayon de cette manière ?! Vous êtes habituée... *(Plonee)* ; **Ma mise bet ur greion ma gwraet an desseñ dec'h, heñ ? O(be)r a rañw (a)naoñ dec'h ?** : Si j'avais eu un crayon, je vous aurais fait un dessin, hein ? Je vous le fais ? *(Karais)* ; **Hag an hin(i) brassañ neuhe neus prenet ur *manette* neuhe d'o(be)r siniou, ga kreionou ha traou** : Et alors le plus grand a alors acheté une manette pour faire des signes, avec des crayons et autres *(Skrigneg)*

**KREIS** [krɛjz-s] : ad. & prép. ; Au milieu (de) / Au centre (de) (cf. **E-KREIS / (BA-)KREIS**)

**KREIS** [krɛjz-s] : [***creis*** 1499] n.m. ; Centre / Milieu (cf. **BIS-KREIS**)

**Hag ar person vise ba'r c'hreis** : Et le recteur était au centre *(Lokmarïa)* ; **Hag Yves ba'r c'hreis plass ar person** : Et Yves au centre à la place du recteur *(Lokmarïa)* ; **Plantet ba'r c'hreis ene neuhe da jilow ar re-all** : Alors plantée là au milieu à écouter les autres *(Berrien)* ; **Goude-se oa laret dèoñ oa gwraet ur vornad, laket ar gwign ba'r c'hreis, kreis ar vorn** : Ensuite on lui dit qu'on faisait une fournée, la brioche mise au milieu, au milieu du four *(Plonee)* ; **Ha surtoud oa ba'h ar c'hreis deuh ar c'hrow, ene vije gwasked daoñ** : Et surtout au milieu de la crèche, là il était abrité du vent *(Skrigneg)* ; **C'hwi garge an dow benn da 'r c'harr(ad)-teil digent(añ)-toud ha' garge ar c'hreis** : Vous chargiez les deux bouts de la charretée de fumier pour commencer et chargiez le milieu *(Speied)* ; **Yeo ! Un toull ba'r c'hreis da lakad un tamm amann barzh** : Si ! Un trou au milieu pour y mettre un peu de beurre *(Lokmarïa)*

- **Be dister an traou ga *udb.* ba'r c'hreis** : Être tout chétif à l'intérieur ; **Lod vé dister an traou gante ba'r c'hreis, me droc'h ar re-he goude hag ar re vé e(rr)i disec'het da veañ suprimet 'è** : Certains sont tout chétifs à l'intérieur, après je les coupe et ceux qui sont desséchés sont à supprimer également *(Skrigneg)*
- **Kreis-Bretagn** : Centre-Bretagne ; **Châteauneuf honn(e)zh n'é ket memes dañs (e)vel ar re zo barzh kreis-Bretagn amañ** : Châteauneuf-du-Faou ce n'est pas la même danse que celles qu'on trouve en centre-Bretagne ici *(Plourac'h)*

**KREIS-KÊR** [krɛjz-s kèːr] : [***creis-kær*** 1732] n.m. ; Centre-ville

**Be zo anglichen ahe ba kreis-kêr n'ouzon ket pegement** : Il y a je ne sais combien d'Anglais ici au centre-ville *(Berrien)* ; **Gou(de)-se omp bet ba kreis-kêr neuhe, me(d) me zo bet ba ur c'hartie a-peu-prè prop ba-bord ar East-River gi(s) vé lar(e)t** : Ensuite nous sommes alors allés au centre-ville, mais je suis allée dans un quartier à-peu-près propre au bord de l'East-River, comme on dit *(Ar C'hastell-Ne)*

**KREIS-TE** [krɛjs'te] [krɛjs'tei] : [***creis dez*** 1499] n.m. ; Midi / Sud

**Aet é tost da greis-te** : Il est presque midi *(Plouïe)* ; **Etre unneg eur ha kreis-te** : Entre onze heures et midi *(Plouïe)* ; **Ba kreis-te deuh an departamant oa stêriou a-walc'h** : Dans le sud du département il y avait assez de rivières *(Poullaouen)* ; **'Hond da greis-te (e)ma** : L'heure de midi approche *(Skrigneg)* ; **Da-beked kreis-te** [krɛjs'tei] : Jusqu'à midi *(Pleiben)* ; **Toud ar Vrañs pugur pé 'h ees (e)treusseg ar c'hreis-te** : La France entière puisque quand tu allais vers le sud *(Skrigneg)* ; **Te zo 'n-om ga(v)et amañ da bed eur deja ? – Da greist-te 'med-kard !** : Tu es arrivé ici à quelle heure déjà ? – À midi moins le quart ! *(Skrigneg)* ; **Ya, med n'ouoc'h ket pet(r)a vis(e) gwraet pé jome 'val-(d)ouar deus kreis-te ?** : Oui, mais vous ne savez pas ce qu'on faisait lorsqu'il restait des pommes de terre de midi ? *(Kolloreg)* ; **Alïes vije 'hond tro kreis-te da gerc'h(ad) e damm kig** : Il venait souvent aux alentours de midi chercher son bout de viande *(Skrigneg)* ; **Hag i wreg oa ket klañw na mann, pugur oa 'kan(añ) 'n-ur beilh(añ) hi vatates da greis-te** : Et sa femme n'était pas malade ni rien, puisqu'elle chantait en épluchant les patates à midi *(Skrigneg)* ; **Frikou bihen vije da greis-te, vij(e) ket laket ar patates barzh, vije kime kig ha un tamm legumach, karotes hag ognon ha-traou mo(d)-se** : Le petit fricot était à midi, on n'y mettait pas de patates, il n'y avait que de la viande et un peu de légumes, des carottes, ognons et autres *(Ar Fouillez)*

- **A-raog kreis-te** : Ce matin / Avant-midi ; **Vïe (e)vid raog kreis-te vis(e) gwraet ur bern re-sec'h** : C'était avant midi qu'on faisait un tas de (crêpes) sèches (sans rien dessus) *(Sant-Wazheg)*
- **Dec'h da greis-te** : Hier midi ; **Ya, me ma gwraet, me ma bet dec'h da greis-te** : Oui, j'ai fait, j'ai eu hier midi *(Skrigneg)*
- **Glô kreis-te / Glô pa'n de** : Pluie à midi / Pluie tout le jour (dict.) *(Plouïe)*
- **Goude kreis-te** : Cet après-midi / Après midi

- **Kousk kreis-te** : Sieste de midi ; **Ba'r sêson vras vis(e) ket kousk kreis-te, ah nann !** : À la grande saison il n'y avait pas de sieste de midi, ah non ! *(Kleden)* ; **Doc'h an abard'hê vis(e) ket kous(ket), dé greis-te, ya. Nann, kousk kreis-te** : On ne dormait pas l'après-midi, à midi, oui. Non, la sieste de midi *(Kleden)*

**KREN** [krẽːn] : [vx. br. ***cren***] coll. ; Trembles

**KRENAÑ** ['kreːnə] ['krẽːnə] : [***crenaff*** 1499] vb. ; Trembler

**Deut a oan da grenañ !** : J'en étais arrivé à trembler ! *(Berrien)* ; **Ridañ ga'r riw, krenañ !** : Transir de froid, trembler ! *(Skrigneg)* ; **Pa 'h een war'nèi ha houzh grene ha' zijandelle, laran dec'h, vïe houzh da zijandellañ partoud** : Lorsque je montais dessus elle tremblait et déjantait, je vous le dis, elle déjantait partout *(An Uhelgoat)*

**KRENEREZH** [kre'nɛːrəz-s] : [***crennereh*** 1723] n.f. ; Tremblotte

**Lod voa ganin voa komañs da grenañ, ar grenerezh !** : Certains qui étaient avec moi commençaient à trembler, la tremblotte ! *(Pleiben)*

**KRENN** [krɛn] : [***crenn*** 1499] ad. ; Moyen(ne) / Court / Serré (virage) / Sec (coup) / Sèchement

**Ba'r feurmou krenn** : Dans les fermes de taille moyenne *(Plouïe)* ; **Ur frap krenn** : Un coup sec *(Ar Fouillez)* ; **D'ond war an hent d'ond da Ginoualc'h, ahe so ur sort pleg krenn** : Pour venir sur la route qui va à Quinoualc'h, là il y a une sorte de virage serré *(Berrien)* ; **Hag an tad da respont krenn** : Et le père répondit sèchement *(An Uhelgoat)* ; **Un taol krenn ha' 'r penn jom ba-dindan ar yar** : Un coup sec et la tête reste sous la poule *(Laz)*

**KRENNAÑ** ['krɛnə] : [***crenaff*** 1499] vb. ; Tailler / Rogner

**Me meus krennet ma re !** : Moi j'ai taillé les miens ! *(Skrigneg)* ; **Vïe hadmontet ha divontet ar pressou(e)r ! An traou war-gourr(e) hag a vïe krennet 'è ! Ha hadkomañset adarre neuhe d'o(be)r an dorchenn ga plous** : On remontait et démontait le pressoir ! On remettait tout dessus et on rognait également ! Et on recommençait alors à faire la motte avec de la paille *(Skrigneg)*

**KRENNARD** ['krɛnərd-t] : [***crennard*** 1732] n.m. (pl. **-ed** [krɛ'nardəd-t]) ; Adolescent **/ KRENNARDES** [krɛ'nardəz-s] : [***crennardès*** 1732] n.f. (pl. **-ed** [krɛnar'deːzəd-t) ; Adolescente

**Houzh neus mouezh ur grennardes** : Elle a la voix d'une adolescente *(Plouïe)* ; **Ni oa e(rr)o krennarded deja 'benn mamp disket ar galleg** : Nous étions déjà adolescents quand nous apprîmes le français *(Skrigneg)*

**KRENNARDENN** [krɛ'nardən] : [***krennardenn*** 1871] n.f. ; Adolescente (cf. **KRENNARD(ES)**)

**Med klêt meus bet memes-tra lared gad hom mamm-gozh, pugur oa krennardenn p(a) oa ba Botcol : Oa ket girjer ba'r lanneier ase !** : Mais j'ai quand-même entendu dire par ma grand-mère, puisqu'elle était adolescente lorsqu'elle était à Botcol : Il n'y avait pas de talus là dans les landes *(Sant-Nigouden)*

**KREÑW** ['krẽw] : [***creff*** 1420] ad. ; Costaud (-e) / Fort (-e) / Résistant (-e) à la maladie

**Vïe daw kaoud tud ha' nije nerzh ha tud kreñw** : Ça nécessitait d'avoir des gens énergiques et forts *(Plouïe)* ; **Ken kreñw eveldaoñ deja a-walc'h** : Aussi fort que lui pour ainsi dire *(Landelo)* ; **An heñi zo ar c'hreñwañ** : Le plus fort *(Plouïe)* ; **Heñw é ar c'hreñwañ-toud** : C'est le plus fort *(Lannedern)* ; **C'hwi a vramm kreñw !** : Vous pétez fort ! *(Poullaouen)* ; **Pé vein deut kreñw a-walc'h, nin yay-kuit hon-dow !** : Quand je serai assez fort nous nous en irons tous les deux ! *(Plonee)* ; **Ya ! Ha dour-grijyl vije gwraet 'è ! An dra-h(e) oa kreñw, dour kreñw ! Alkol oa barzh** : Oui ! Et on faisait aussi du Cresyl ! C'était fort, de l'eau forte ! Ça contenait de l'alcool *(Skrigneg)* ; **Ya, pugur vije ket lakeet da boahad ba'r soubenn, na sort e-be(d) ! Pugur an dra-he vije re greñw** : Oui, puisqu'on ne mettait pas à cuire dans la soupe, ni rien ! Puisque c'était trop fort *(Berrien)* ; **Med vij(e) ket gwal greñw 'è ! In deugré, o(be)r a ree memes-tra tost da pemp deugré** : Mais il n'était pas non-plus très fort ! En degré, il faisait quand-même près de cinq degrés *(Skrigneg)* ; **An heñi oa kreñw a save an dra-he ga e vrec'h ha vije rôet ur pakad-butun daoñ ba ar fetou ma teue (a-)benn da sevel (a)naoñ** : Celui qui était fort levait ça à la force des bras et on lui donnait un paquet de tabac dans les fêtes s'il réussissait à le soulever *(Berrien)* ; **Kreñwoc'h c'hoazh ?** : Encore plus fort ? *(Lannedern)* ; **Red é goûd dosiñ (a)naoñ, pass lakad (a)naoñ re greñw !** : Il faut savoir le doser, ne pas le faire trop fort *(Skrigneg)* ; **Ahe vise-heñw kreñw (e)vel ur marc'h** : Là il était fort comme un cheval *(Kleden)* ; **Ar re-he so kreñwoc'h 'vi(d) ar re-all !** : Ils sont plus forts que les autres ! *(Plouïe)* ; **Ar youd-kerc'h neus laket 'naoñ da zond bras ha kreñw** : La bouillie d'avoine la fait devenir grand et fort *(Plouïe)* ; **Ma zad oa ket kreñw 'nèoñ, heñw vïe klañw alïes !** : Mon père n'était pas résistant à la maladie, il était souvent malade ! *(Plonee)* ; **Ar c'hi, pé vé ahe, deuh an noñs ahe, pa vé 'kousked a soroc'hell kreñw hag a-wichou hezh so ba i gousk** : Le chien, quand il est là, la nuit, lorsqu'il dort, il ronfle fort et parfois il est dans son sommeil *(Skrigneg)*

- **Be kreñw an arc'hant (daoñ / gantoñ)** : Être plein aux as ; **Hemañ é kreñw an arc'hant gantoñ** : Il est plein aux as *(Plouïe)* ; **Hem(añ) é kreñw an arc'hant daoñ 'ha !** : Il est plein aux as ma foi ! *(Skrigneg)*
- **Kreñw-kreñw** : Très fort ; **Tud o kaojeal kreñw-kreñw** : Des gens parlant très fort *(An Uhelgoat)*
- **Re greñw vise an traou gati** : Elle faisait trop à manger *(Plouïe)*
- **Soursenn greñw** : Source abondante ; **'Vel amañ gi-m(añ) ba'r penn-traoñ da kêr zo ur soursenn ha' zo kreñw ha seto oa deve(zh)iou 'vi(d) peb fermer dé dap(ed) an dour !** : Comme ici dans le bas du village, il y a une source et qui est abondante et donc il y avait des journées pour chaque fermier pour prendre l'eau ! *(Sant-Wazheg)*

**KREÑWAAD / KREÑVAAD** [krẽ'wɑːd-t] [krẽ'vɑːd-t] : [***creffhat*** XVIᵉ] vb. ; (se) Renforcer / (se) Fortifier
**Ah ! Med ar jistr-douss so dizhtu ! Hete ar jistr goude greñvee ba'h ar varrikenn !** : Ah ! Mais le cidre doux c'est de suite ! Donc le cidre se renforçait après dans la barrique ! *(Skrigneg)*

**KRESKENN** ['kreskən] : [***cresqenn*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [kres'kɛnu]) ; Pousse
**Kreskennou kolza da zeb a vegadou** : Des pousses de colza à manger par bouchées *(Poullaouen)*

**KRESKIÑ** ['kresk] : [***crisquiff*** 1499] vb. ; Grandir / Croître / Pousser / (se) Développer / Faire grandir / & Accoucher
**Ah kresket é !** : Ah il a grandi ! *(Berrien)* ; **Brem(añ) é 'hond (a)darr(e) da gresk ar *Fonction Publique*** : Maintenant on va encore augmenter la Fonction Publique *(Lannedern)* ; **Dour kajimant-sur vije laket da gaoud mïoc'h, da greskiñ** : On mettait très certainement de l'eau pour avoir plus, pour augmenter *(Skrigneg)* ; **Sete mamp kresket, deus teir pe bider beuc'h, ar laezh, kalz sklaber, laket ur bak demp, da zigentañ vije ga bidoniou, passeet bemde da zespugn bidoniou ugent ahe ha goud(e) oa laket ar bak a laezh** : Nous avons alors crû, de trois ou quatre vaches, le lait, beaucoup de bordel, on nous a mis un bac, au départ c'était avec des bidons, on passait quotidiennement collecter des bidons de vingt là et après on a mis le bac à lait *(Berrien)* ; **D'ar mar(e)-se an dud a greske ba'h ar yêr** : À cette époque les gens accouchaient à la maison *(Skrigneg)*
- **An hik a gresk d'ar bihannig / Hag a gass ar re-gozh d'ar marw-mik** : Le hoquet fait grandir le petiot / Et fait mourir les vieux *(Plouïe)*
- **Kresk an douar** : Augmenter la surface de terre ; **War-lerc'h oa kresket an douar, sete ar mod-se oa mïoc'h ed hag mé dad na choñjet prenañ ur lïeus** : Ensuite on a augmenté la surface de terre, ainsi donc il y avait plus de blé et mon père se décida à acheter une lieuse *(Kergloff)*
- **Kresk a ra evel ar lann war ar lein** : Ça se développe rapidement *(Plouïe)*
- **Kresk he zud** : Accoucher ; **Prest é da gresk hi zud** : Elle est prête à accoucher *(Poullaouen)* ; **'Hond da gresk hi zud (e)ma** : Elle va accoucher *(Poullaouen)*

**KREUÑ** [krœ̃ː] : [***creuu-*** 1499] coll. ; Croûte / Croûton
**Ha pé oa-ñw aet da glask labour oa-ñw aet war an hent ga e damm kreuñ** : Et lorsqu'il fut parti chercher du travail il alla sur la route avec son bout de croûton *(Landelo)* ; **E vamm rôe un tamm kreuñ dèoñ (iv)e** : Sa mère lui donna aussi un bout de croûton *(Landelo)*
- **Kreuñ-bar(a)** : Croûte de pain / Croûton *(Poullaouen)*

**KREUÑIAÑ** ['krœ̃ɲə] : [***kreuniñ*** 1931] vb. ; Croûter

**KREUS** [krøːz-s] : [***creux*** 1499] ad. & n.m. (pl. **-iou** ['krøzju]) ; Creux (-se) (cf. **KLEUS**)
**Ar fourajou oa kreus** : Les fourrages étaient creux *(Skrigneg)* ; **Med, neu'n d'ar marïou-te, ar vrejou, ar re-he na bisïed kreus** : Mais, alors à cette époque-là, les herses, elles avaient des doigts creux *(An Uhelgoat)* ; **Ha 'h ee-hè ba toud an gwe-derw kreus, ba-lec'h vis(e) ur greusenn vis(e) un taol-gwen(an)** : Et elles allaient toutes dans un chêne creux, là où il y avait une cavité il y avait un essaim d'abeille *(Kleden)* ; **An tr(o)ad deus ar pempis oa kreus hag ar re-he vise jerret ha laket da zisec'hañ un tamm** : La tige de la ciguë était creuse et on les ramassait et les faisait sécher un peu *(Ponvel)* ; **Oagn ket kreus, ar mo(d)-se oa an dent : Rond ar mo(d)-se, me(d) tougn, ur beg-tougn nagn** : Elles n'étaient pas creuses, les dents étaient comme ça : De forme arrondie comme ça, mais pointues, elles avaient un bout pointu *(Skrigneg)* ; **Hag e ma reeh un taol bras hag un taol bihen, pis(e) un tamm ha vis(e) stenn ha goud(e)-se pis(e) un tamm-ell ha oa un tamm kreus** : Et si vous faites un grand coup et un petit coup, vous aviez un bout qui était tendu et ensuite vous en aviez un autre qui était un peu creux *(Kleden)* ; **Mé mamm-gozh na un daol ha' oa-hei 'vel ur bank 'e, kreus barzh, vïe destum(et) ha lak(et) traou barzh, vïe sa(v)et en ennoñ hag a lakeè traou barzh** : Ma grand-mère avait une table qui était aussi comme un banc (clos), creux à l'intérieur, on ramassait et on y mettait des choses, on le levait dedans et on y mettait des choses *(Plonee)*
- **Pal greus** [pal'grøz-s] : Bêche creuse ; **Heben zo ur bal greus, houmañ zo ur bal da dennañ to(wa)rc'h** : L'autre est une bêche creuse, c'est une bêche pour extraire la tourbe *(Berrien)*

**KREUSAÑ** ['krøːzə] : [***creusa*** 1659] vb. ; Creuser
**Ha memes pitrabes warlene, ba'n hangar ahe 'hi-se, neugn kreuset (a)nê toud, lod anê, da zibiñ** : Et même des betteraves l'an dernier, dans le hangar ici même, ils les ont toutes creusées, certaines d'entre elles, pour manger *(Plouïe)* ; **Ale kreus ahe ! Bremañ a vo plantet ahe** : Allez creuse là ! On va le planter là *(Plonee)* ; **Kalz a greus an douar kalz re don hag a lah toud ar preñved e-barzh** : Beaucoup creusent la terre trop profondément et tuent les vers qui s'y trouvent *(Skrigneg)* ; **Gwech-all, houzoh walc'h, vije ket sellet deus traou mod-se hag a hañw 'h a da lak i chupenn 'hat hag i dok hag o hond da gerc'had ar bal da greusañ ba'h ar jerdrin** : Autrefois, vous savez bien, on ne regardait pas ces choses-là, il alla ainsi enfiler sa veste et son chapeau en allant chercher sa pelle pour creuser dans le jardin *(Skrigneg)*

**KREUSENN** ['krøːzən] : [***kreusenn*** 1992] n.f. (pl. **-ou** [krø'zɛnu]) ; Cavité
**Ha 'h ee-hè ba toud an gwe-derw kreus, ba-lec'h vis(e) ur greusenn vis(e) un taol-gwen(an)** : Et elles allaient toutes dans un chêne creux, là où il y avait une cavité il y avait un essaim d'abeille *(Kleden)*

**KREVIÑ / KREUÑVIÑ / KREÑVIÑ / GREVIÑ** ['kr(ɛ̃/œ̃)ːvə] [krœ̃.j] ['greːvə] : [***crevein*** 1744] vb. ; Crever

**Ah ya ! Ha oa ket grevet c'hoazh...** : Ah oui ! Et il n'était pas encore crevé... *(Poullaouen)* ; **Grev(et) ar gaseg 'n-or al(añ), 'n-or « troïñ » vis(e) gwraet doc'h an dra-s(e)** : La jument a crevé en vêlant, en « poulinant » qu'on appelait ça *(Kleden)* ; **Kreuiñ a rign ga'r re-gorvad !** : Ils crèveront d'indigestion *(Lokarn)* ; **Ga e gontell sovetee un aneval o hond da goueo, kreuñvet ga'r c'hwe** : Munis de son couteau il sauvait un animal tombant, crevé par les flatuosités *(Skrigneg)* ; **Sete ma hrev an dour pé dap an troad, a'h ee an hoc'h kuit ha red da chech en-dro** : Si la poche des eaux crève lorsqu'il attrape le pied, le cochon partait et il fallait tirer à nouveau *(Speied)* ; **Med an tammou añjeñiou, ar re-s(e) oagn ket mad (ne)med dé hrev(iñ) ar saout (a)nê !** : Mais les petits engins n'étaient bons qu'à crever les vaches ! *(Kleden)* ; **Hag a 'lem a oa gwraet ar bir, wichou a greuñve ar bord, sell vije red hado(be)r ar bord 'benn a'h ee ar vil(in) en-dro (a)darr(e)** : Et là on faisait le bief de moulin, parfois le bord crevait, il fallait donc refaire le bord pour que le moulin refonctionne *(Skrigneg)*

- **Par-an-ujen-greñvet** : Incapable (l'égal d'un bœuf crevé) *(Berrien)*

**KRI** [kriː] : [***criz*** 1499] ad. ; Cru(el) / fig. Pauvre

**Douar kri** : Terre pauvre *(Skrigneg)* ; **Charrad (a)nê barzh penn an ti-karr gad owen teuy an amzer gri** : Les charroyer jusqu'au pignon de la grange de peur que n'arrive le temps rude *(Mael-Karais)* ; **Ne oa ket re gri an amzer ?** : Le temps n'était pas trop rude ? *(Poullaouen)* ; **Med ahe 'h an da ve matrehen un tamm bihen kri** : Mais là je vais peut-être être un petit peu cruel *(Plourac'h)*

- **Etre poazh ha kri é ar gwellañ da zibiñ** : Mieux vaut avoir de la mesure (mot-à-mot : Entre cuit et cru c'est le meilleur à manger) *(Plouïe)*

**KRÏADENN** [kri'ɑːdən] : [***criaden*** 1659] n.f. (pl. **-ou** [kria'dɛnu]) ; Cri

**Ur oueladenn pe ur grïadenn ken kri ha ken truegus** : Une crise de larme ou un cri si cruel et si pitoyable *(An Uhelgoat)*

**KRÏAL** ['krijəl] : [***crial*** 1464] vb. ; Crier

- **Krïal a-boues-penn** : Crier à perdre haleine ; **Se(v)el ra-heñw (a)naoñ ga mil-boan ha taol (a)naoñ ba'r puñs, (e)n-ur grïal (a-)boues e benn : « Aaaaaaaaaa ! »** : Il la soulève à grand-peine et la jette dans le puits tout en criant à perdre haleine : « Aaaaaaaaaa ! » *(Lokmarïa)*

**KRIBAÑ** ['kriːbə] : [***criba*** 1659] vb. ; Peigner

**Vijent ket kribet** : On ne les peignait pas *(Plouïe)*

- **Kribañ e vlew** : Se peigner ; **Deus amañ ma gribin da vlew !** : Viens ici que je te peigne les cheveux ! *(Poullaouen)*

**KRIDÏENN** [kri'di.jən] : [***cridien*** 1633] n.f. ; Frisson(s) (dû au froid) / Grelottement(s)

- **En-om gaoud kridïenn da *ub.*** : Se mettre à grelotter ; **'H an da jerr ar prenest met(r)amant 'n-om ga(v)o kridïenn dec'h !** : Je vais fermer la fenêtre sinon vous allez vous mettre à grelotter ! *(Skrigneg)*
- **Kaoud kridïenn** : Avoir des frissons / Frissonner de froid ; **Me meus kridïenn fenoñs !** : J'ai des frissons aujourd'hui ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! Kridïenn meus ! – Kemer ur c'hached neuhe da gass an dra-he kuit !** : Oh ! J'ai des frissons ! – Alors prends un cachet pour faire partir ça ! *(Skrigneg)*

**KRIGN / KREIEN** [kriɲ] ['krɛjən] ['krɛjɛn] : [***krign*** 1732] coll. ; (du) Gratiné

**Chom a ra kreien ba foñs ar chidour(e)n ?** : Il reste du gratiné dans le fond du chaudron ? *(Plouïe)* ; **Patates mad ga kreien war-horr(e)** : De bonnes pattes recouvertes de gratiné *(Plouïe)* ; **Ar c'hreien** : Le gratiné *(Berrien)* ; **'N-om gannañ 'vid kaoud ar c'hreien** : Se battre pour avoir le gratiné *(Plouïe)*

**KRIGNAD / KRIGNAÑ / GRIGNAÑ / KREIENNAÑ** ['(k/g)riɲə] ['kriːnə] [krɛ'jɛnə] : [***cringnat*** 1499] vb. ; Gratiner / Grignoter / Ronger

**Hag a grignè ar gwe ?** : Et qui rongeait les arbres ? *(Kareis)* ; **Ma breur oa un' deusoute ha heñ vïe dalc'h-mad ga e zent (é) krign(ad) e visïed...** : Mon frère était un de ceux-là, constamment à se ronger les doigts *(Plouïe)* ; **Matresse ya ha sklap(et) ur vetrabesenn dê mod-se da hrignad ?** : Peut-être oui et on leur jetait ainsi une betterave à ronger *(Skrigneg)* ; **Ma breur vije dalc'h-mad (é) krignañ e visïed ar mod-se ga e zent 'ta, hezh na ket divinou (a)naoñ tamm e-bed** : Mon frère se rongeait constamment les doigts, il n'avait aucun ongle *(Plouïe)* ; **Krignet ar park ga'n deñved** : Les moutons ont mangé l'herbe du champ à ras *(Plouïe)* ; **Hag a vé krignet ahe gis-se !** : Et il est gratiné là comme ça ! *(Skrigneg)* ; **Du-m(añ) vije laket ar chidour(e)n war ar lor-zi d'ar c'hi da grignad 'nèi ken vije düet toud ar lor-zi ga'r c'hi à frotañ deus ar chidour(e)n, an dra-he oa gwich-all** : Chez moi on mettait le chaudron sur le sol de la maison pour que le chien le grignote si bien que tout le sol était noirci par le chien qui se frottait au chaudron, ça c'était autrefois *(Skrigneg)* ; **Eo ! Patates vije laket trañchennou ba foñs ar chidour(e)n, an dra-he la ree kreiennet, ar re-he oa mad hañ !** : Si ! On mettait des patates en tranches dans le fond du chaudron, ça gratinait, c'était bon hein ! *(Berrien)* ; **Set' go(u)de-se vïe daw dèoñ krign 'nèoñ toud ar machin** : Et donc ensuite il lui fallait tout gratter le machin *(Speied)* ; **Kenkent vïent digoueet ba'r penn, ar re-m(añ) 'n-im lake dé grign(añ), dé beur(iñ) ma vïe yeot** : Aussitôt qu'ils étaient arrivés au bout, ils se mettaient à grignoter, à paître s'il y avait de l'herbe *(Speied)*

**KRIK** [krik] : n.m. ; Cric (outil)

✗ *cf.* : ***kabow***

**An dra-h(e) oa un tammig krik c'hoazh 'è, 'bénn lard(añ) ar c'harr !** : C'était encore également un petit cric, pour graisser la charrette ! *(Laz)*

**KRIMINEL** [kri'mi:nəl] : [***crymynal*** XVe] n.m. (pl. **-led** [krimi'nɛləd-t]) ; Criminel

**Ase re(n)ket pêo pezh peus gwraet, kar c'hwi an-heñi é ar c'hriminel, n'é ket hi !** : Là vous devez payer ce que vous avez fait, car c'est vous le criminel et non elle ! *(Kergrist)*

**KRIMPAD** ['krimpəd-t] : [***grimpa*** 1659] vb. ; Escalader / Grimper

**Marcel na kroget Bernard ga i dilhad ga i dent ha na krimpet ga'r gordenn da zond beke(d) an nec'h** : Marcel, de ses dents, attrapa Bernard par ses vêtements et il grimpa à la corde pour remonter *(Kleden)*

**KRISTEN** ['kristən] : [***cristen*** 1499] ad. ; Chrétien (-ne)

**C'hwi peus chañs da gaoud tud kristen** : Vous avez de la chance d'avoir des parents chrétiens *(An Uhelgoat)* ; **An dud oa mignoc'h kristen 'vid eint brem(añ)** : Les gens étaient plus chrétiens qu'ils ne le sont de nos jours *(Lannedern)* ; **Ur bla war'n-ugent so moa skrivet, pugur me zo kristen** : J'avais écrit il y a vingt-et-un ans, puisque je suis chrétien *(Pleiben)*

**KRIVIN** ['kri:vən] : [***kriwin*** 1992] n.m. ; Gratin

**Me gav mad ar c'hrivin** : J'aime bien le gratin *(Poullaouen)* ; **Krivin vij(e) en-dro d'ar chidour(o)n ! Heñ vïe mad hañ !** : Autour du chaudron il y a avait le gratin ! C'était bon hein ! *(Skrigneg)*

**KRIVINAÑ / KREVINAÑ** [kri'vi:nə] [kre'vi:nə] : [***kriwin*** 1992] vb. ; Gratiner

**Krivinet é ar patates** : Les patates sont gratinées *(Skrigneg)*

**KROADUR / KROÈDUR / KROUEDUR** [kro'ɑ:dər] ['krwɛ:dər] [kru'wɛ:dər] : [vx. br. ***creatur ; croeadur, crouadur*** 1464] n.m. (pl. **-ien** [kroa'dyrjən]) ; Petit enfant

**Hemañ zo ur c'hroadur bihen** : C'est un petit enfant *(Lannedern)* ; **Pugur oamp deg kroèdur** : Puisque nous étions dix enfants *(Plonee)* ; **Me zo deus ur familh deg kroedur, deg oamp...** : Je suis d'une famille de dix enfants, nous étions dix... *(Plonee)* ; **Ma familh din-me oa ur familh bras-mat, pugur oamp deg kroèdur** : Ma famille à moi était une très grande famille, puisque nous étions dix enfants *(Lannedern)* ; **An heñi nise gwraet ur c'hroedur d'ur plac'h ha ne zimee ket gati vise laret : kac'het neus ba e dok !** : Celui qui avait fait un enfant d'une femme et qui ne fiançait pas avec elle on disait : « Il a chié dans son chapeau » ! *(Plouïe)* ; **Komêrite, dond da wel ar c'hroedur zo ganet** : « Komerite », venir voir le nouveau né *(Sant-Wazheg)* ; **Lojañ deg kroèdur ba un ti an hanter bihannoc'h 'vi(d) hon hini** : Loger dix enfants dans une maison la moitié plus petite que la nôtre *(Lannedern)* ; **Komêrite, pé vé ganet ar c'hroedur ba ur familh a vé pedet ar c'hamaradésed toud d'e(v)o ur banne kafe** : « Komerite », lorsque l'enfant naît dans la famille on invite toutes les amies à boire un coup de café *(Sant-Wazheg)* ; **Mew bemde ! Ha me a ranke mond da labourad ! Da vagañ ma dri grouedur** : Saoul au quotidien ! Et moi je devais aller travailler ! Pour nourrir mes trois enfants *(Plonee)* ; **Ba ar familh oa ahe gis-se, ar re-he oa eizh krouèdur, med ar re-he oa bet aet toud (e)tram(eg) Rouan ha du-nt mo(d)-se** : Dans la famille qui était là-même, ils étaient huit enfants, mais ils sont tous partis vers Rouan par là-bas comme ça *(Speied)*

**KROAS / KRAS** [krɑ:z-s] [krwɑ:z-s] : [vx. br. ***croes*** ; ***croas*** 1499] n.f. (pl. **kroajou** ['krwɑ:ʒu]) ; Croix

**Deut da beteg ar gras torret** : Venu jusqu'à la croix cassée *(Berrien)* ; **Pugur ar gras a zo dow sistem ha barzh un hanter deuh ar gras, ma keres, zo deut deus ur c'halvar-all** : Puisque la croix possède deux genres et dans une moitié de la croix, si tu préfères, provient d'un autre calvaire *(Skrigneg)* ; **Med ur groas seltik so** : Mais il y a une croix celtique *(Plouïe)* ; **Ar sekreter-mêri 'h ee war ar groas dé lar(ed) pet(r)a vïe bet ne(ve) 'hed ar su(zhu)n** : Le secrétaire de mairie allait sur la croix pour dire ce qu'il y aurait eut de nouveau pendant la semaine *(Sant-Wazheg)*

- **Bañsou ar groas** : Les bras de la croix *(Karnod)*
- **Gwener ar gr(o)as** : Vendredi saint ; **Deiezh gwener ar gr(o)as / Yun an dud, bihen ha bras** : Au jour du vendredi saint / Les gens jeûnent, petits et grands *(Kleden)* ; **An heñi had i batates deiezh gwener ar gr(o)as / So sur dé gaoud patates bras !** : Celui qui plante ses patates le vendredi saint / Est sûre d'avoir de grosses patates ! *(Kleden)*
- **Imbann war ar groas** : Annoncer face à la croix les nouvelles de la semaine ; **An dra-he vis(e) imbannet raog war ar groas ha-toud « 'benn de-mañ-de zo ur werzh »** : Avant on annonçait ça face à la croix et tout « il y a une vente tel ou tel jour » *(Sant-Wazheg)*
- **Kr(o)as-game** : Croix gammée ; **Ar gras-game war o brec'h** : La croix gammée au bras *(An Uhelgoat)*
- **Kr(o)as-vras** : Calvaire sculpté (à Cléden, St Hernin...)
- **Ober (sin) ar gr(o)as** : Faire le signe de croix ; **Ha lareèn daoñ pé kalz tud ree sin ar gras** : Et je lui disais quand beaucoup de gens faisaient le signe de croix *(Lokmarïa)* ; **An otrou-person ree sin ar gras hag ar gras d'i zoworn** : Le recteur faisait le signe de croix et la croix à ses deux mains *(An Uhelgoat)* ; **An dra-he ree mé sad 'barzh komañs ga'n dorzh-var(a), vïe gwraet ar groas war he gorr(e)** : Mon père faisait ça avant de commencer la miche de pain, on faisait (le signe de) croix dessus *(Sant-Wazheg)*

**KROASAÑ / KROAJAÑ** ['krwɑ:zə] ['krwɑ:ʒə] : [***croasa*** 1659] vb. ; Croiser

**Un tamm vestenn berr ha tew é ar jemejetenn ! Berr-berr ha sterdet amañ hi-mañ ha kroaset ahe his-se ! Ha c'hoazh é ar mañchou deusoute zo leden !** : La « jemejetenn » est une petite veste courte et épaisse ! Très courte, serrée ici et croisée là ! Et encore que ses manches sont larges ! *(Skrigneg)*

**KROASELL / KRASELL** ['krɑːzəl] : [***croäsell*** 1716] n.f. (pl. **diwgr(o)asell** [diw'grɑːzəl]) ; Hanche / Bassin

✗ *m. dér.* : ***digraselled***

**KROASHENT / KRASHENT** ['krasən(d-t)] : [***croashent*** 1499] n.m. (pl. **kr(o)as(h)eñchou** [kras'ɛ̃(j)ʃu]) ; Croisement

**Ba'r c'h(o)ashent oa un'-all ha' zo kenderw din-me** : Il y en avait un autre au croisement qui est un cousin à moi *(Berrien)* ; **Digoueet oa ba krashent Mari-Jaffré** [maʳi'ʒawɔʳ] : C'est arrivé au croisement Marie-Jaffré *(Plouïe)* ; **Ene zo dow grashent fall** : Il y a là deux mauvais croisements *(Poullaouen)* ; **Ba toud ar c'hrasheñchou oa deusoute** : Il y en avait à tous les croisements *(Poullaouen)* ; **Ba'r c'hrashent, ah(e) so krasheñchou partoud heñ !** : Au croisement, il y a là partout des croisements hein ! *(Ponvel)* ; **A-raog d(a) zigoueo ba'r c'hroashent, hezh zo skrivet war un tamm plak ene : Kermoine** : Avant d'arriver dans le carrefour, il y est écrit sur une petite plaque : Kermoine *(Karais)* ; **Kentañ hent war an tu-dïou, ba'h ar c'hrashent, tap an hent-pras tu-klei war dri gilometr** : La première à droite, au carrefour, prendre la grand-route à gauche sur trois kilomètres *(Skrigneg)*

**KROBIER / KLOPIER** ['krɔ̀.bjɛr] ['klɔ̀pjər] : [***cropier*** 1499] n.m. ; Croupière (pièce de harnachement)

**Ya, me(d) ar c'hlopier vïe lakeet war lost ar marc'h** : Oui, mais on mettait la croupière sur la queue du cheval *(Skrigneg)* ; **Ar c'hrobier, heñ vij(e) laket digentañ dan hi lost ha goud(e) vije staget deuh an dorchenn** : La croupière, on la mettait au départ sous la queue et après on l'attachait au coussin de selle *(Skrigneg)* ; **An tosser, ar bass, ar c'hulier ha deu(s) ar c'hulier, ba'r c'hulier oa brankchou d'o(be)r an dro ha war ar c'hlopier neuhe oa stag ahe gis-se ha vïe passeet ba lost ar marc'h** : La dossière, la sellette, l'avaloir et à l'avaloir, il y a des branches dans l'avoir qui font le tour et il était alors attaché sur la croupière là comme ça et passé dans la queue du cheval *(Skrigneg)*

**KROCHED** ['kroʃəd-t] : [***crochet*** 1633] n.m. (pl. **-ou** [kro'ʃeːdu] **krochidou** [kro'ʃiːdu]) ; Crochet

**He c'holier brodet gwraet ga'r c'hroched** : Son col brodé fait au crochet *(Kolloreg)* ; **An dra-he vije disket a-bred, diskiñ kroched, 'n hini na ket passiante(d)** : On apprenait ça tôt, apprendre le crochet, celui qui n'avait pas de patience *(Skrigneg)* ; **Hag goud(e) oa deut ar mein-do kalz finnoc'h, neuhe vije gwraet ga'r c'hrochidou** : Et après les ardoises beaucoup plus fines sont apparues, on faisait alors avec des crochets *(Skrigneg)* ; **Ya, krochedou-inoks bremañ** : Oui, des crochets en inox maintenant *(Skrigneg)* ; **Vije lakeet ga krochedou normal** : On mettait avec des crochets normaux *(Skrigneg)* ; **'Fêssañ ar saout vije c'hoarïet bep sort mod, c'hoarïet vije gan raden, pugur ar re-he na krochedou** : En gardant les vaches on jouait de toutes les façons, on jouait avec des fougères, puisqu'elles avaient des crochets *(Duod)*

**KROC'HEN** ['krɔːhən] : [***crochenn*** 1499] n.f. (pl. **krec'hen** ['krehən]) ; (de la) Peau **/ KROC'HENIG** [krɔ'heːnig-k] : n.m. ; Petite peau

**Kar kroc'hen ur vuoc'h zo kaled hañ !** : Car la peau d'une vache est dure hein ! *(Skrigneg)* ; **Mond ba'r veunteun ha' teuy ur c'hroc'hen-owr war'nac'h-toud** : Va dans la fontaine et une peau en or te recouvrira complètement *(Plonee)* ; **Oh ! Me(d) be oa kalz a dud hag a na kroc'hen rust hag ar reñ-he skalfe kalz** : Oh ! Mais beaucoup de monde avait une peau rude et ils gerçaient beaucoup *(Skrigneg)* ; **Gwel a rañw (a)naoñ c'hoazh troc'h ar c'hroc'hen war ar gourre, goud(e)-se oa ur c'hroc'hen-all c'hoazh** : Je le vois encore couper la peau en surface, ensuite encore une autre peau *(Skrigneg)* ; **C'hwi ziskroc'heno (a)nèoñ ha gasso ar c'hig ganoc'h d'ar gêr, c'hwi rey ar c'hroc'hen din** : Tu le dépiauteras et enverras la viande à la maison, tu me donneras la peau *(Plonee)* ; **Sec'het voa ar c'hroc'hen pugur voa gwraet tan ga un tamm keuneud bennaket noa ka(v)et** : La peau fut séchée puisqu'il fit du feu avec un peu de branchage qu'il avait trouvé *(Plonee)* ; **'Vi(d) 'h o(be)r an toull pa vije re galed ar c'hroc'hen 'benn passeal 'naoñ oa oblijet d'o(be)r ga'r minowed !** : Pour faire le trou lorsque la peau était trop dure pour le passer, elle était obligée d'utiliser l'alêne ! *(Skrigneg)* ; **Hag un tamm tok voa gwraet ga un tamm deuh ar c'hroc'hen voa da lakad war e bénn, memes-mod ar re-mañ zo ba'r *l'Afghanistan* du-hont c'hoazh** : Et un petit chapeau fait avec un bout de la peau pour mettre sur sa tête, un peu comme ceux de l'Afghanistan là-bas encore *(Plonee)* ; **Voa-hañw kime un tamm truilhou toud c'hoa(zh), vïe kemed kroc'henig de(u)houtoñ** : Il était encore tout en haillons, il ne portait qu'une petite peau *(Plonee)* ; **'Bénn gasseè kroc'hen-gôed breneè dilhad gantoñ 'vi(d) ar bla, 'vi(d) laka(d) bem(de)** : Quand il apportait de la peau de taupe, il achetait des vêtements pour l'année, pour mettre quotidiennement *(Laz)* ; **Ma dad-kozh, hezh dape gôed ha' ziskroc'hene (a)nê ha lakè ar c'hroc'hen war ur planken bras ahe gis-se ha vïe laket an dra-he ga poentennou ar mod-se blam da sec'hiñ (a)naoñ** : Mon grand-père, il attrapait des taupes et les dépiautait et mettait la peau sur une grande planche là comme ça et on mettait ça avec des pointes comme ça pour la sécher *(Lokmarïa)* ; **Ur c'hroc'hen, med n'ounn ket e hano** : Une peau, mais je ne sais plus son nom *(Skrigneg)*

- **En-im lakad ba kroc'hen *ub.*** : Se mettre dans la peau de *qqn.* ; **Red é dit (e)n-om lakad ba kroc'hen peb den, red é dit sent(iñ) peb den** : Tu dois te mettre dans la peau de chaque personne, tu dois sentir chaque personne *(Plourac'h)*
- **Fïou e groc'hen ba *ub.*** : Faire confiance à *qqn.* ; **Faote ket dê fïou o groc'hen ba'r re-all** : Ils ne voulaient pas se fier aux autres *(Plouïe)*
- **Hezh é stag deus e groc'hen** : C'est un grippe-sou *(Plouïe)*
- **N'eus kim(ed) un tamm kroc'hen hag un tamm eskorn** : Il n'a que la peau sur les os *(Kolloreg)*
- **Ober e Jakes Kroc'hen** : Faire son intéressant ; **Hezh a ra e Jakes Kroc'hen** : Il fait son intéressant *(Skrigneg)*
- **Stag i groc'hen deuh i gein** : Il n'a que la peau sur le dos (m-à-m. attachée sa peau à son dos) *(Ar Fouillez)*

**KROC'HEN-TONT** ['krohən,tɔ̃n] : [cf. ***tont*** 1716] n.m. ; Amadou

**Ha ga'r c'hroc'hen-tont voa gwraet (e)vid ober an tan c'hoazh** : Et on utilisait encore de l'amadou pour faire le feu *(Plonee)*

**KROC'HENEG** [kro'he:nəg-k] : [***kroc'hennek*** 1821] ad. ; À la peau épaisse / En robe des champs (patates)

**Patates kroc'heneg goud(e)-se** : Ensuite des patates en robes des champs *(Berrien)*

**KROC'HENENN** [krɔ'he:n] : [***croc'henenn*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [krɔhe'nɛnu]) ; Membrane

**Deut oa ur groc'hen'nn war-horr(e) ha hete vïe daw diwall da doull(ed) ar groc'hen'nn** : Une membrane se forma à la surface, il fallait donc faire attention de ne pas percer la membrane *(Brennilis)* ; **An dra-h(e) so kaos zo dour ba-dindan ha zo nentra (ne)me(d) ar groc'hen'nn war-horr(e) ha yeot ha pé valees war'nê weles toud-toud, toud o voujañ ba-dindan** : C'est pourquoi il y a de l'eau en dessous et qu'il n'y a rien que la membrane par-dessus et de l'herbe, lorsque tu marches dessus, tu vois absolument tout bouger en dessous *(Brennilis)*

**KROG** [kro:g-k] [krɔ̀:g-k] : [***croc*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['kro:gu] **krèjer** ['krɛ̀:ʒɛr]) ; Croc (outil) / Crochet / (de la) Prise (cf. **BAC'H** ; **BAZH-KROG** ; **DIVAC'H**)

**Troad ar c'hrog** [hro:g-k] : Le manche du croc *(Plouïe)* ; **Bisïed ar c'hrog** : Les dents du croc *(Poullaouen)* ; **Riñsañ ar c'hrow ga'r c'hrog** [hro:g-k] : Vider la crèche munis du croc *(Plouïe)* ; **Ar c'hrog** ['hrɔ̀:g-k] **zo (e-)skourr ba'r lein amañ** : Le croc est suspendu en haut ici *(Lokarn)* ; **Ar sparl oa ur pezh koat ga krèjer deusoutoñ** : Le palonnier était une pièce de bois munis de crochets *(Skrigneg)* ; **Blam(e)d dèi da gaoud krog da heurtal 'naoñ** : Afin qu'elle ait prise pour le pousser *(Skrigneg)* ; **Ga krogou** ['kro:gu] **mamp distantet ar plous, mad, toud deus ar bern** : Munis de crocs nous avons bien aéré la paille du tas *(Plouïe)* ; **Ha pé na troc'het (a)nèoñ na kasset (a)nèoñ gantoñ d'ar gêr ha laket (a)nèoñ en-istriblilh deuh ar c'hrog ba e di** : Et lorsqu'il le coupa il l'amena à la maison et le mit en suspens à un croc dans sa maison *(Landelo)* ; **Houzh ar ree 'e gad an divac'h pe gad ur c'hrog ha vije gwraet un horzenn deusoute just** : Elle utilisait aussi le tire-fumier ou le croc et on en faisait juste des gerbes *(Berrien)* ; **Med ma vije re uhel vije ur vazh-koat ga ur boentenn ba'r penn d'o(be)r krog** : Mais si c'était trop haut, il y avait un bâton en bois muni d'une pointe au bout pour faire crochet *(Skrigneg)*

- **C'hoari krog-raden** : Jeu du crochet de fougère ; **C'hoa'i krog-raden, sete vïe gwraet krog ha vïe troc'het ar rad(e)n ha an deliou deusoute ha vïe lesket ar c'hrog ar mod-se ha dow grog d(a) (e)n-om grog ar mod-se hag an heñi vïe torret da zigentañ hag a honee** : Le jeu du crochet de fougère, on faisait donc un crochet et on coupait les fougères ainsi que leurs feuilles et on laissait le crochet comme ça et deux crochets de s'accrocher comme ça et celui qui était cassé le premier gagnait *(Lokmarïa)*
- **Etre krog ha diskrog** : Mal accroché (-e) *(Poullaouen)*
- **Kaoud krog ba** : Avoir prise dans / Crocher dans ; **Med me lar dit pa nije gallet kaoud krog ga'n deurkes ba'h an dant, kàer nije hemañ lar « ay-ay-ay ! » – « Oh ay-ay pezh-a-gari ! Alesse teuy 'benn (v)o diskroget ma deurkes ! »** : Mais je te dis que lorsqu'il avait pu crocher avec sa tenaille dans la dent, il avait beau dire « aïe-aïe-aïe ! » – « Oh « aïe-aïe » tant que tu voudras ! De là elle viendra avant que je n'ai décroché ma tenaille ! » *(Skrigneg)*
- **Krog-puñs** : Crochet du puits ; **Taolet ma ar c'hrog-puñs, an heñi oa stag deus penn ar chadenn** : J'avais jeté le crochet du puits, celui qui était attaché au bout de la chaîne *(An Uhelgoat)*
- **Krog-skol** : Rentrée des classes ; **D'ar c'hrog-skol ba mis-here** : À la rentrée des classes au mois d'octobre *(An Uhelgoat)*
- **Penn-trañch ha penn-krog** : À panne crochet ; **Hemañ zo ur bineten penn-trañch ha penn-krog** : C'est une serfouette à panne crochet *(Berrien)*
- **Tapañ-krog ba** : Se saisir de / Choper par ; **Heñw tap-krog ba e blew** : Il le chope par les cheveux *(Landelo)* ; **Pé gallen tap-krog ba'n akordeoñ me ree** : Quand je pouvais mettre la main sur l'accordéon je faisais *(Skrigneg)* ; **Ar vou(a)lc'h a vé 'ho(r)tos ar vuzhugenn hag a dap-krog ba'h hi venn ! Hag a vé béc'h war'nèi, ar vuzhugenn 'n-om cheche ba hi zoull, me(d) ar vou(a)lc'h 'ha ! A zelc'he anèi 'è hag a 'benn ar fin gav ar moien da lonk anèi !** : Le merle attend le ver de terre et le chope à la tête ! Il se démène, le ver de terre se terre dans son trou, mais le merle, ma foi, le tenait aussi et pour finir il trouve le moyen de l'avaler ! *(Skrigneg)*

**KROG** [kro:g-k] [krɔ̀:g-k] : [***krog*** 1857] ad. ; Commençant (à) / Crochant (dans) / Pris (racines) (cf. **KOMAÑS**)

**O-zri krog em chupenn** : Eux trois crochant dans ma veste *(Ar Fouilhes)* ; **Krog oa (e)tressomp hon-dow** : Nous étions tous les deux accrochés *(Poullaouen)* ; **Krog é an tan da strink(añ) amañ !** : Le feu commence à cracher (des cendres) ici ! *(Skrigneg)* ; **Krog é-hemañ da rèc'hal 'darr(e) !** : Il commence encore à chercher des noises ! *(Skrigneg)* ; **Ma n'et ket d'ho kwele, damai teuy ar wrac'h kozh, gwrac'h Mitouarn gad he c'hrog ha' gasso (a)han(o)h gati** : Si vous n'allez pas au lit, tout à l'heure la vieille sorcière, la sorcière Croque-mitaine va venir munis de son crochet pour vous emporter avec elle *(Sant-Riwal)* ; **Krog** [krɔ̀:g-k] **oan d'en-om veskañ ga muoc'h ga'n dud ha dre-se oan (e)n-om ga(v)et da (e)n-om okupiñ deus politik goude** : Je commençais à me mélanger à plus de gens et par conséquent je m'étais retrouvé ensuite à m'occuper de politique *(Kalaner)* ; **Ognon, jolotes ha neuhe kignen ya, ar re-he so krog** [krɔ̀:g] **deja ba ar jerdin !** : Des ognons, échalotes et alors de l'ail oui, ils ont déjà pris dans le jardin ! *(Skrigneg)* ; **Un abard'hê oa krog an tan ba'r bern plous** : Une fin d'après-midi le feu prit dans le tas de paille *(Plouïe)* ; **Un' eizhte bennaket war-lerc'h oa krog gan toud an dud c'hoarzhin ba'r ru** : Une huitaine plus tard tout le monde commença à rire dans la rue *(Kolloreg)* ; **Ha sete just pé oa-heñw krog pissañ oa digoueet ar poliss war'nèoñ, ale kasset ma c'hlïant d'ar prijon !** : Et donc juste quand il commença à pisser la police lui tomba dessus, allez mon client envoyé en prison ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Me oa krog ev(añ) ur banne traou ga kamaraded** : Je commençai à boire un verre avec des amis quoi *(Kolloreg)* ; **Vïer krog 'tiw(a)ll (a)nê ba-bord**

**an heñchou ha vïe lak(et) ur gordenn dê** : On commençait à les garder au bord des routes et on leur mettait une corde *(Sant-Wazheg)* ; **An heñi vis(e) krog fourniss had ha fourniss ar ludou war-horr(e) ha-toud** : Celui qui avait commencé à fournir la semence et à fournir l'engrais par-dessus et tout *(Sant-Wazheg)* ; **Ha hennezh, pa wele hag oa krog an dud 'hond-kuit, tok, heñ bêe ha 'h ee-kuit, na gaosee da zen e-bed** : Et lui, lorsqu'il voyait que les gens commençaient à s'en aller, toc, il payait et s'en allait, il ne parlait à personne *(Ar Fouillez)*

- **Be krog ga** : Commencer par ; **Ah beñ lod a zo daw krog ga'n treñch** : Ah ben certains doivent commencer à la houe *(Plonee)* ; **Vïe ket gwal sklêr damp pugur vise ket gwal gwenn (a)naoñ pugur vïer krog ga tamouesiñ (a)naoñ** : Pour nous il n'était pas très clair puisqu'il n'était pas bien blanc puisque qu'on commençait par le tamiser *(Plonee)*
- **Chom krog** : Rester accroché (-e) ; **Ha oè ket kap an dud, ko(s)i (a-)walc'h, da chom en o saw ha oè red dê chom krog ba'r lec'h hag a oaint plesset (a-)benn chom en o sa !** : Et les gens n'étaient pas capables, quasiment, de rester debout, et ils devaient rester accrochés là où ils étaient placés afin de rester debout *(Kergrist)*

**KROG-YOD** ['kro.gˌjo:d-t] : [***croc-yod*** 1732] n.m. ; Mêloir (bâton à remuer la bouillie)

✗ *syn.* : ***bazh-yod***

**Ar c'hrog-yod pe ar vazh-yod** : Le « krog-yod » ou le « bazh-yod » *(Laz)*

**KROGAD** ['kro:gəd-t] : [***krogad*** 1911] n.m. (pl. **krogajou** [kro'gɑ:ʒu]) ; Bon bout (de chemin) / Bonne période

**Bet voa bet ur c'hrogad sterd heñ !** : Il y avait eu une période difficile *(Plonee)* ; **Damp ur c'hrogad gad an hent, damaï vo gwelet da be-lec'h e yafe** : Allons un bout de chemin, tout à l'heure on verra où nous irons *(Plonee)* ; **Ba Plonee neuhe pad ur c'hrogad, pad c'hwec'h vla** : Et alors à Plonévez-du-Faou pendant une bonne période, pendant six ans *(Lannedern)* ; **Sete goud(e)se (a-)bénn ur c'hrogad goud(e)-se** : Donc ensuite après une période suite à ça *(Plonee)* ; **Ur c'hrogad mat oant bet oh ober o zro hag ar roue 'h ee da falloc'h-fallañ !** : Ils furent un bon moment à faire leur tour et le roi allait de mal en pis *(Lokered)* ; **Oh, pezh voa bet pad ur c'hrogad voa, zo bet forjig Alamanted heñ !** : Oh, ce qu'il y a eu pendant une période c'était qu'il y a eu pas mal d'Allemands hein ! *(Plonee)* ; **Mé c'hoar din na bet, pad ur c'hrogad, low-korv** : Ma sœur avait eu, pendant une période, des puces *(Plonee)* ; **Pugur 'benn ur c'hrogad amañ : Piw bêo ar c'hantonier ba Lannedern ?! Ha ba lec'h-all !!!** : Puisque d'ici un moment : Qui payera le cantonnier à Lannédern ?! Et ailleurs !!! *(Lannedern)* ; **Ha go(ude)-se reer ar c'hrogad kont' ar gaos, ar merc'hed teue ha vise kont' ar gaos 'korn an tan** : Et ensuite on se tapait la discute un moment, les femmes venaient et on tapait la discute au coin du feu *(Lannedern)* ; **Me lar an dra-he bremañ, pugur bremañ a-wichou vegn bet ur c'hrogad gad un' hag a cheñchont** : Maintenant je dis ça, puisque parfois de nos jours ils ont été une période (en couple) avec un et ils changent *(Skrigneg)* ; **Pad ur c'hrogad vïent despunet ha pa vije deu(t) ar poent, eh beñ e vijent hijet mod vïe moien** : Pendant un moment on les ramassait et lorsque le moment arrivait, eh ben on les secouait comme on pouvait *(Skrigneg)*

**KROGO / KREGIÑ / KRIGIÑ** ['kro:g(o)] [krɛ:gi] [kri:gi] : [***creguiff*** 1499] vb. ; aux. être : Commencer / aux. avoir : Prendre / Saisir / Crocher / Mordre

**E vamm-gozh voa krog kignañ val-douar** : Sa grand-mère commençait à éplucher les patates *(Plonee)* ; **Krog a ra ar skorn ba'ha(n)on** : Je commence à geler *(Plouïe)* ; **Krog barzh !** : Sers-toi ! *(Plouïe)* ; **Hag un de(v)ezh oa Yann krog (e)n-im jal** : Et un jour Yann commença à se lamenter *(Landelo)* ; **Pell-zo m'oc'h krog ober an dro din** : Ça fait longtemps que vous avez commencé à me tourner autour *(Landelo)* ; **Gav ket din ar re-he grog, matrehe a rent** : Je ne crois pas qu'ils mordent, peut-être le font-ils ? *(Skrigneg)* ; **Keid a oamp bihen vijemp dalc'h-mad é krègiñ ba'n traou** : Quand nous étions petits nous étions constamment à crocher dans les choses *(Plouïe)* ; **Ma mann d'ober (ne)med krigiñ ferm** : Je n'avais rien d'autre à faire que de bien crocher *(Poullaouen)* ; **Med eñ na disket buan, sete oa krog d'hond d'o(be)r an eureujou** : Mais il avait vite appris, il commençait donc à faire les noces *(Skrigneg)* ; **Beñ a-wechou oa krog d'en-om zibrouilh pé vije goull d'ond d'o'r an eureujou** : Ben des fois il commençait à se débrouiller quand on lui demandait d'aller faire les noces *(Skrigneg)* ; **Daon ! Groge ba(r)zh-ennon sur ! Hag a lake 'ha(n)on da vale, me(d) daon ! Ma'hat a reen ma-hun 'è** : Dam ! Elle me tenait certainement ! Et elle me faisait marcher, mais dam ! Je le faisais aussi probablement toute seule *(Skrigneg)* ; **Krog oan a-bred ga'r vicher pegur oain bihen-tre ha oan lakeet da ziwal ar vamm-gozh, pass lesk anèi mond-kuit, matresse oan pemp la** : J'avais commencé tôt le métier puisque j'étais toute petit lorsque l'on me mit à garder la grand-mère, ne pas la laisser partir, j'avais peut-être cinq ans *(Plouïe)* ; **Me(d) kroget na ba bord ar bassen** : Mais il s'accrocha au bord du sas *(Kleden)* ; **Ba'h ar yeot sec'h ahe vijent wichou, me(d) ar stalvêr a grog ket nag ar sourd a grog ket 'è, med pa grog : N'eus ket moien da ziskregiñ 'naoñ !** : Ils étaient là parfois dans les herbes sèches, mais le triton ne mord pas, ni-même la salamandre, mais lorsqu'elle mord : On ne peut la faire démordre ! *(Skrigneg)* ; **Oyow ! Houzh oa e(rr)o sterd da zistruju blam a'h ee don ba'n douar hag a na gwrïou tew-mat ahe his-se ha pé jome un tamm deusoute c'hoazh, ar re-he groge (a)darr(e) !** : Oyow ! Elle était devenue dure à éradiquer parce qu'elle allait profondément dans la terre et qu'elle avait de bonnes grosses racines là comme ça et lorsqu'il en restait encore un peu, elles reprenaient ! *(Plouïe)* ; **Ale ! Krog é da gont ar gaos, tapet neus ur bann'h !** : Allez ! Il commence à parler, il a pris un coup (à boire) ! *(Plouïe)* ; **Ah ! Nann, pugur n'eus ket voien d(a) lak anê da grogo d'o(be)r bar(a)** : Ah ! Non, puisque il est impossible de les faire prendre pour faire du pain *(Pleiben)* ; **Ha ma faot doc'h lar grogo ar grefon (v)o daw doc'h grefañ papred war ar c'hann, papred, papred, papred !** : Et si tu veux que ton greffon prenne il faut toujours greffer en pleine lune, absolument toujours ! *(Kleden)*

- **Be krog barzh *udb.*** : Tenir quelque chose / Accrocher à *qqchose* ; **E lagad, e zowlagad vije war an hini a vije krog barzh ar gordenn** : Son œil, ses yeux étaient sur celui qui tenait la corde *(An Uhelgoat)* ; **Eürusamant oa ur charreter kozh ba'r vecher krog barzh ennoñ** : Il est heureusement tenu par un vieux charretier de métier *(Poullaouen)* ; **Deuh an alar oa ur c'hrap hag un tamm chadenn koste, na vïe kime lakad ar sparl da grogo**

**ba'r re-he ha henn(ezh) na mailhou bras, (e)vel (e)maoc'h é lared** : Sur la charrue se trouvait un crampon et un bout de chaîne de côté, on n'avait qu'à les accrocher au palonnier, et il avait de grands maillons, comme vous dites *(Plonee)*

- **Krogo ga *ub.*** : Attaquer *qqn.* (animal) ; **Ga o zirénn(ou), ar re-h(e) ree an dra-h(e), ar yont(r) kozh ah(e) ha heñ vé e gorn-butun gantoñ, heñ grogè ke(t) ar gwen(an) gantoñ !** : Avoir leurs briquets, ils faisaient ça, le vieil oncle là qui a sa pipe de tabac, les abeilles ne l'attaquaient pas ! *(Laz)*
- **Krogo war ar vicher** : Commencer à apprendre le métier ; **Red dit krigiñ war ar vicher** : Il faut que tu commences à apprendre le métier *(Kalaner)*

**KROPAÑ** ['krɔpə] : [***cropa*** 1732] vb. ; (s') Engourdir (mains)

**Kropet é mé bisïed** : Mes doigts sont engourdis *(Laz)*

**KROUER** ['krwe:r] : [vx. br. ***croitir*** ; ***croezr*** 1499] n.m. ; Crible

✗ *syn.* : ***tamoues***

**Ar c'hrouer zo un dra-all, an dra-he so (e)vi(d) separ(iñ) ar greun ba'r wentéres !** : Le crible, c'est autre chose, c'est pour séparer le grain dans le tarare ! *(Speied)*

**KROUGAÑ** ['kru:gə] : [***crougaff*** 1499] vb. ; Pendre

**Amañ zo laket penn paotr ar roue gwerzh pugur ne bês ket i gle hag 'o krouget damaït** : Ici la tête du garçon du roi est mise en vente puisqu'il ne paye pas sa dette et il sera pendu tout à l'heure *(Lokered)* ; **Ha bremañ neus nintra da bêo kin ! Sete voa hond da grougañ (a)nèoñ** : Et maintenant il n'a pas plus rien pour payer ! Il allait donc se faire pendre *(Lokered)* ; **Med matresse ma bêon ar pezh a glev, matresse n'o ket krouget ?** : Mais peut-être que si je paye ce qu'il doit, peut-être ne sera-t-il pas pendu ? *(Lokered)* ; **An Alamanted oa 'n-om ga(v)et as(e) ha oagn unneg 'tibiñ o lein amañ, unneg patrïot ha goud(e)-se oagn bet kroug(et)** : Les Allemands s'étaient retrouvés là alors qu'il y en avait onze qui dînaient ici, onze résistants et ensuite ils furent pendus *(Ponvel)* ; **Ar re-mañ ga(v)e dê la oa echou ar bresel pé oa bet an debarkamant, med neu'n oagn sod, ya ! Ha oagn 'kroug(añ) ha oagn 'kroug(añ) !** : Ils croyaient que la guerre était terminée lorsque le débarquement eut lieu, mais alors ils étaient fous, oui ! Et ils pendirent et ils pendirent ! *(Ponvel)*

- **En-om grougañ** : Se pendre ; **'N-om grouget oa ba'r c'hrow** : Il s'était pendu dans la crèche *(An Uhelgoat)*

**KROUGLASS** ['krug,las] : [***krouk-las*** 1867] n.m. (pl. **-ou** [krug'lasu]) ; Collet / Lacs

✗ *cf.* : ***lass***

**Aet é da stign(añ) ur pech metramant da lakad ur c'hrouglass** : Il est allé tendre un piège ou-bien mettre un collet *(Skrigneg)*

**KROUP** [krub-p] : [***krop*** 1876] n.m. ; Position engourdie

**Ar jô a vise ar c'hroup barzh ennoñ** : Le cheval avait pris une position engourdie (il ne bougeait plus) *(Ponvel)*

**KROUP / KROUK** [krub-p] ['kruk] : [***kroup*** 1877] n.m. ; Croup (diphtérie)

**Ar c'hroup zo gantoñ** : Il a le croup *(Plouïe)* ; **'Benn dije poan-goûg vije rôet mel dèi, pugur owen vije dapent ar c'hrouk, ar c'heseg** : Quand elle avait mal à la gorge, on lui donnait du miel, puisque on craignait qu'ils n'attrapent le croup, les chevaux *(Skrigneg)*

**KROW** [krow] : [***crou*** 1499] n.m. (pl. **kreier** ['krɛjɛr] **/ kraier** ['krajər]) ; Crèche

**Ar re vïe ba'r c'hreier vïe da werzhañ** : Celles qui se trouvaient dans les crèches étaient à vendre *(Plouïe)* ; **Ale damp 'ta ba'r c'hrow !** : Allez, allons donc dans la crèche ! *(Karnod)* ; **Me meus ur c'hrow d'an traoñ** : J'ai une crèche en contrebas *(Plouïe)* ; **Ha chouket an tan ba'n ti ha ba'r c'hrow** : Et elle a foutu le feu à la maison et à la crèche *(Kergrist)* ; **Ar bac'h tenn teil da 'r c'hrow** : Le croc pour tirer du fumier de l'étable *(Laz)* ; **Ar re-he voa kaserniet ba o c'hrow (e)n ene neuhe** : Ils étaient donc logés dans leur crèche là-bas *(Plonee)* ; **Ar marc'h (e)mañ ket ba'r c'hrow** : Le cheval n'est plus dans l'écurie *(Plonee)* ; **Teil-pok oa ba'r c'hrow** : Il y a avait du fumier bien tassé dans la crèche *(Plouïe)* ; **Riñsañ ar c'hrow ga'r c'hrog** : Vider la crèche munis du croc *(Plouïe)* ; **Pless oa da lakad 'nê dreñw ar c'hreier** : Il y avait de la place pour les mettre derrière les crèches *(Ponvel)* ; **Ha vije labour walc'h er-maes ba'r parkeier ha ba'r c'hreier !** : Il y avait assez de travail dehors dans les champs et dans les crèches *(Skrigneg)* ; **Hag a houzh vije distaget da zond er-maes deuh ar c'hrow** : Et on la détachait pour qu'elle sorte de la crèche *(Skrigneg)* ; **Ha surtoud oa ba'h ar c'hreis deuh ar c'hrow, ene vije gwasked daoñ** : Et surtout au milieu de la crèche, là il était abrité du vent *(Skrigneg)* ; **Daw alum ar goulouiou, ar lamp-tampet hag an traou (a-)benn mond ba'r c'hrow** : Il faut allumer les lumières, la lampe tempête et tout avant d'aller dans la crèche *(Plonee)* ; **Ha sete heñw houlle deganin-me mond ba'r c'hrow neuhe da wel petra oa ba'r c'hrow** : Et il me demanda alors d'aller dans la crèche pour voir ce qui s'y trouvait *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ma vis(e) ket skarzhet o c'hraier (a-)benn mis-kenver, ar saout vis(e) kamm pad ur bla war-lerc'h go(ude)-se** : Si l'on ne vidait pas leurs crèches pour le mois de janvier, les vaches étaient boiteuses pendant l'année qui suivait *(Speied)* ; **Surtoud 'h ee da gousked barzh ar c'hrow ha-toud** : Surtout qu'il allait dormir dans la crèche et-tout *(Lokmarïa)* ; **Med ar re-s(e) beure penn-àr-benn ha benn nïent gwraet tro ar park ar re-he vïe leun o c'hov d'ond d'ar c'hrow** : Mais elles paissaient de bout en bout et d'ici à ce qu'elles aient fait le tour du champ elles avaient le ventre rempli pour venir à la crèche *(Sant-Wazheg)* ; **Hadsevel ar c'hrow** : Reconstruire la crèche *(An Uhelgoat)* ; **Ar loned staget ba'r c'hrow 'n-om zrast o 'ho(r)tos o bevañs** : Les bêtes attachées dans la crèche se battent en attendant leur nourriture *(Poullaouen)* ; **An dour-haw da 'n-om sil 'è, pugur oa kemed kreier, oa kemed berniou-teil**

**partoud, en-dro d'an ti !** : Le purin s'infiltrait également, puisqu'il n'y avait que des crèches, que des tas de fumier partout, autour de la maison ! *(Poullaouen)* ; **Med delc'h(en) vise ar loned toud ba'r c'hrow memes-tra** : Mais on gardait quand-même toutes les bêtes dans la crèche *(Ponvel)* ; **Gwaskediñ, pa 'h eemp da stouvañ war ar loned ba'h ar c'hreier deuh ar gooñ p(a) vije yin** : Calfeutrer, lorsque nous allions boucher les crèches des animaux l'hiver lorsqu'il faisait froid *(Skrigneg)* ; **Wechou vij(e) chet(et) plous ba'n dan ar saout d'ond ba'r c'hreier ha zebè-hè ar plous doc'h dindan kentoc'h 'vid debr(iñ) ar voenn vis(e) lak(et) ba'r rastell ! Na ket blas e-bed** : On jetait parfois la paille sous les vaches quand elle allait dans les crèches et elle mangeaient la paille de dessous plutôt que de manger le foin qu'on mettait dans le râtelier ! Il n'avait aucun goût *(Kleden)*

- **Gwelloc'h madou (e)tre dow / (E)vid madou (he)leizh ar c'hrow** : Il vaut mieux des biens entre deux / Que des biens plein la crèche (c-à-d. Il vaut mieux partager que de tout garder pour soi) *(Plouïe)*

**KROW-AN-ONED** [krow'nɔ̃:n(əd-t)] : n.m. ; Bouverie (étable à bœufs)

**Ah ! Krow-'n-on', ya !** : Ah ! La bouverie, oui ! *(Ponvel)*

**KROW-KESEG / KROW-AR-C'HESEG** [krow'ke:zəg-k] [krowə'he:zəg-k] : [***kraou-kezeg*** 1941] n.m. (pl. **kreier-keseg** [krɛjɛr'ke:zəg-k]) ; Écurie (cf. **MARCHOSSI** *haras*)

**Ha deus an noñs da-houde visent laket da gousked ba krow ar c'heseg** : Et ensuite pour la nuit on les faisait dormir dans l'écurie *(Plouïe)* ; **Ha pet(r)a nôa gwraet ar gard ? Les(k) ar c'heseg maes, dac'h krow-ar-c'heseg ma peus c'ho(a)nt** : Et qu'avait fait le garde ? Laisser les chevaux dehors, (hors) de l'étable si tu veux *(Laz)* ; **Sell ! Heus keme(d) riñsiñ krow-ar-c'heseg ahe his-se ! Meus ket bet amzer d'o(be)r hag a chomi da zibiñ da lein ganemp !** : Tiens ! Tu n'as qu'à vider l'écurie là ! Je n'ai pas eu le temps de faire et tu resteras manger le repas de midi avec nous ! *(Skrigneg)* ; **Neuhe vïe i wele vïe gwraet daoñ pé (e)n-om ga(v)e ba ur c'hrow bennag, ba krow-ar-c'heseg vïe gwraet dalc'h-mad ba du-mañ** : Il avait alors son lit qu'on lui faisait lorsqu'il se retrouvait dans un crèche, chez moi c'était toujours dans l'écurie *(Lokmarïa)*

**KROW-MOC'H / KROW-AR-MOC'H** [krow'moɦ] [krowər'moɦ] : [***crou moch*** 1499] n.m. (pl. **kreier-moc'h** [krɛjɛr'moɦ]) ; Porcherie / Soue

**Omp bet un neubeud kamaraded ha kamaradésed é visitiñ ur c'hrow-moc'h, kara !** : Nous sommes allés, quelques amis et amies, visiter une porcherie, n'est-ce pas ! *(Skrigneg)* ; **Ha neuhe ba'r c'hrow-moc'h-se so c'hwec'h mil porc'hell** : Et alors dans cette porcherie-là se trouvent six mille cochons *(Skrigneg)*

- **Distôet é ar c'hrow-moc'h** : Il y a eu une naissance (mot-à-mot : Découverte est la soue) *(Skrigneg)*

**KROW-SAOUT / KROW-AR-SAOUT** [krow'zowt] [krowər'zowt] : [***craou saoud*** 1732] n.m. (pl. **kreier-saout** ['krɛjɛr ,zowt]) ; Étable

**Neuhe houzh vije 'kousked ba'r c'hrow-saout du-mañ, na ti e-bed, nann** : Alors elle dormait dans l'étable chez moi, elle n'avait aucune maison, non *(Skrigneg)* ; **Memes-tra ! N'é ket red lakad keme(nt)-se a erc'hent d'o(be)r ar c'hrow-saout memes-tra ! Pris ur feurm...** : Quand-même ! Il ne faut quand-même pas mettre tant d'argent pour faire une étable ! Le prix d'une ferme... *(Lokarn)* **C'hoant meus da werzh ar feurm blam da reiñ an erc'hent da ma ni d'o(be)r ur c'hrow-saout** : Je veux vendre la ferme afin de donner l'argent à mon neveu pour qu'il fasse une étable *(Lokarn)*

**KROWIAD** ['krowjəd-t] : [***craouyad*** 1732] n.m. ; Crèche pleine de

**Ha voa deusk' ar c'heseg dèoñ, an etaloned ha toud ar voutik hag ur c'hrowiad-keseg voa** : Et on lui apprit les chevaux, les étalons et tout le bazar, il y avait une crèche pleine de chevaux *(Plonee)*

**KRUEL** ['kry:əl] : [***cruel*** 1499] ad. ; Cruel (-le) (cf. **DIDRUE**)

**Houmañ zo ur plac'h kruel deus ar vugale** : C'est une femme cruelle envers les enfants *(Poullaouen)*

**KRUG** ['kry:g] : [vx br ***cruc***] ad. ; Coléreux (-se) / Rageur (-se)

**Un dèn krug** : Une personne coléreuse *(Pleiben)* ; **Ur bugel krug** : Un enfant rageur *(Pleiben)*

**KRUGAÑ** ['kry:gə] : [***kruga*** 1895] vb. ; Acharner / Rager / Enrager

**Kruget é** : Il est enragé *(Pleiben)*

- **Be kruget war *ub.*** : Être enragé (-e) contre *qqn.* ; **Me zo kruget war an den-se hag a hezh renk bet lâet !** : Je suis enragée contre cet homme-là, il doit être tué ! *(Plonee)*
- **Be kruget war *udb.*** : Être acharné (-e) à *qqchose* ; **Ma ! Gwraet ma un', ka(s)imant echu voa an heñi-all, ma 'n-om laket d'ober, krug war'nèi ! Kruget oan war'nèi !** : Eh bien ! J'en avais fait un, l'autre était quasiment fini, je m'y étais mis, acharnée ! J'étais acharné à ça ! *(Plonee)* ; **Kruget oc'h war ho kaier ahe** : Tu es là acharnée à ton cahier *(Plonee)*

**KRUK** [kryk] : n. ; Froid (cf. **ANOUED / RIW**)

- **Serriñ-kruk** : Attraper froid ; **Dala ke(t) ar boan mond maes ga'n amzer-mañ (e)vid serriñ-kruk** : Ça ne vaut pas la peine de sortir de par ce temps pour attraper froid *(Kergrist)*

**KRUSSIFI** [kry'sifi] : [***crucifi*** 1659] n.f. ; Crucifix

**Kar ba Bourc'h Ne(ve) oa bet laket ur grussifi** : Car au Bourg-Neuf on avait mis un crucifix *(Plouïe)*

**KRUSSIFÏAÑ** [krysi'fijə] : [***crucifiaff*** 1456] vb. ; Crucifier

**Me(d) ar sent vije mouchet blame(d) oa krussifïet Jesus, sell oa maro, sell oa sañset da veañ mouchet, da zusken da veañ in kañw** : Mais on voilait les saints parce que Jésus fut crucifié, il était donc mort, c'était donc censé être voilé, pour faire paraître en deuil *(Skrigneg)*

**KUISINIÉRES** [kɥizi'nje:rəz-s] : [***kuisinieres*** 1992] n.f. (pl. **-ed** [kɥizinje're:zəd-t]) ; Cuisinière (à bois, à gaz, électrique)

**Ur guisiniéres ?** : Une cuisinière ? *(Berrien)* ; **Te gav dit oa kuisinierésed pé oan bihen ?! Te n'out ket mad walc'h te ?! Me zo deus a-raog ar vresel hañ ! D'ar poent-se oa ket kuisinierés(ed) war ar maes !** : Te crois qu'il y avait des cuisinières lorsque j'étais petite ?! Tu n'es pas bien toi ?! Je suis d'avant la guerre hein ! À ce moment-là il n'y avait pas de cuisinières à la campagne ! *(Skrigneg)*

**KUIT** [kɥid-t] : [***cuyt*** 1499] ad. ; Parti / Sans / Sans intérêt

**Sete ar mod-se oa bet kuit deus na droajou na nitra** : Donc comme ça ce fut sans droits (impôts) ni rien *(Landelo)* ; **Hag ar marc'h bras ga Yann kuit** : Et Yann s'enfuit avec le grand cheval *(Plonee)* ; **Ar re neus abandonet ar brezhoneg, ar re gèv dê la 'n dra-h(e) zo kuit** : Ceux qui ont abandonné le breton, ceux qui pensent que c'est sans intérêt *(Laz)* ; **Ar re-he gae tud (e)vid nitra da labourad o feurmou dê (e)vid nitra 'è, med rent reegn jervij d'an heñi na ket 'e ! Kuit a erc'hent** : Ils trouvaient des gens pour rien pour travailler leurs fermes pour rien également, mais ils rendaient service à celui qui n'avait rien non-plus ! Sans demander d'argent *(Poullaouen)*

- **Kuit da + *vb.*** : Afin d'éviter de + *vb.* ; **Gwich-all vije bervet an dilhad bord ar rinier, kuit da sklejañ 'nê d'ar yêr** : Autrefois on bouillait le linge au bord de la rivière, afin d'éviter de les traîner jusqu'à la maison *(Skrigneg)* ; **Un doukenn zo ur lestr ugent litr, laket ba ur baner kuit da dorriñ ar gwer, laket vé dour pe chistr barzh, pe traou ar mo(d)-se** : Une dame-jeanne est une bonbonne de vingt litres, mise dans un panier afin d'éviter de casser le verre, on y met de l'eau ou du cidre ou d'autres choses comme ça *(Plouïe)* ; **Kuit dèoñ da zifrekañ barzh an dour da zond maes en-dro** : Afin d'éviter de se débattre dans l'eau pour ressortir *(Kolloreg)* ; **Daon ! Kuit da ve kouêt** : Dam ! Afin d'éviter d'être savonné *(Plonee)* ; **Kuit dèoñ da 'n-om zibatañ ba'r veunteun, pugur neus stag(et) i zoworn dreñw i gein** : Afin qu'il évite de se débattre dans la fontaine, puisqu'il s'est attaché les deux mains dans le dos *(Kolloreg)* ; **Dre-zindan vise ur lèrenn neuhe, blam kuit dê d'ond-kuit** : Par-dessous il y avait alors une attache en cuir pour qu'ils ne partent pas *(Plonee)* ; **Neu'n voa ur gasketenn neu'n ar mod-se, kuit da ve gwelet** : Il portait alors une casquette comme ça, pour ne pas être vu *(Plonee)* ; **(Ne)med-seped vije daw despun 'nê dre ma gouïent kuit dê da vreiniñ ha d'ond ga'r melved !** : Si ce n'est qu'il fallait les ramasser au fur et à mesure qu'elles tombaient pour éviter qu'elles ne pourrissent et qu'elles soient prises par les limaces ! *(Skrigneg)* ; **Ha lakeès ar gômenn ha jerrès 'nê hag a lakès 'nê da boahad, med kuit da lakad dour gante, na mann e-bed !** : Et tu mettais le joint, tu les fermais et les mettais en cuisson, mais sans mettre le l'eau, ni rien *(Kallag)*
- **Dond-kuit** : S'enfuir ; **Ha serr frek(añ) ha difrek(añ), Gewr bras na gall dond-kuit** : En se contorsionnant le grand Gewr put s'enfuir *(Landelo)*
- **Filañ-kuit** : Filer ; **Leusken ar c'hamïon da filañ-kuit** : Laisser le camion filer *(An Uhelgoat)*
- **Ha kuit duzhtu** : Et s'en aller de suite ; **Ha heñw 'h o(be)r *demi-tour* ga i voto ha kuit dozhtu !** : Il fit demi-tour en moto et s'en alla de suite ! *(Speied)*
- **Ha kuit ga** : Et (je, tu, il...) s'en aller ; **Ha ba'n oto ha kuit gantoñ !** : Il monte dans l'auto et s'en va ! *(Kolloreg)*
- **Kass *udb.* kuit** : Chasser *qqchose* / Dégager *qqchose* / Faire partir *qqchose* ; **An aer a gass ar vlêr kuit !** : L'air chasse la mauvaise odeur ! *(Skrigneg)* ; **Ha neuhe vije ar pas gante ha vije rôet mel dê da blam da gass-kuit** : Ils avaient alors la toux, on leur donnait du miel pour la faire partir *(Skrigneg)* ; **Med tour an ilis, ar flech deus outi oa torret ha blame se tour Sant-Herbod debowe zo kare pegur ar penn-all zo bet kass kuit ga Gewr** : Mais la flèche du clocher de l'église fut cassée et c'est pour ça que le clocher de Saint-Herbot est carré puisque l'autre bout fut dégagé par Gewr *(Landelo)*
- **Kass *ub.* kuit** : (Chasser / Expulser / Renvoyer / Virer) *qqn.* ; **Sete oa kasset-hei kuit kad owen vïe digoueet futachou** : On la renvoya donc de peur qu'elle ait des rejetons *(Speied)* ; **Sete Sant-Herbod neuhe pé oa kass kuit deus Berrien na lak ba e joñj** : Donc alors Saint-Herbot lorsqu'il fut viré de Berrien il se décida *(Landelo)* ; **N'eus kemed trempañ linad ga dour-glô hag an dra-he a gass ar c'hwilou kuit diwar ar plantennou hag a zo mad** : Il n'y a qu'à tremper des orties avec de l'eau de pluie et cela chasse les insectes des plantes qui sont bonnes *(Skrigneg)* ; **Môa ket lar(et) doc'h ? An dra-he meus ket bet kont(et) doc'h (aha)naon pe-sort mod oa kass(e)t tud mé sad kuit da Kerwalen ahe his-se ?** : Je ne vous avais pas dit ? Je ne vous ai pas raconté comment les parents furent expulsés de Kerwalen là comme ça ? *(Laz)*
- **Mond-kuit** : S'en aller ; **Pé oa aet Yann kuit** : Quand Yann s'en était allé *(Landelo)* ; **Lar(e)t oa dê pé oagn 'hond-kuit** : Il leur fut dit lorsqu'ils s'en allèrent *(Plonee)* ; **Pet(r)a ree an owen din ? Mond-kuit pé hallen !** : Que me faisait la peur ? Partir lorsque je pouvais ! *(Plouïe)* ; **Mallezh toue ! Aet é kuit c'hoazh... Lorgnaj ! Aet (a)darr(e) kuit ! Loustoni !** : Nom de Dieu ! Elle est encore partie (mouche)... Saloperie ! Encore échappée ! Saleté ! *(Plonee)* ; **An tad oa aet-kuit, ar yont(r) oa aet-kuit 'è ha kalz re-all** : Le père était parti, l'oncle était parti également et beaucoup d'autres *(Laz)* ; **Ar re-all rafont ket, pugur ma yay ket ar baotred kuit, ar merc'hed yay** : Les autres ne feront pas, puisque si ce n'est pas les hommes qui s'en vont, ce sera les femmes *(Lannedern)* ; **M(a) ameseg so aet-kuit, het(e) meus ket bet okasïon d'ond d'i jerdrin da jilou 'hann a glêchen ar grilhed !** : Mon voisin s'en est allé, je n'ai donc pas eu l'occasion d'aller dans son jardin pour voir si je peux entendre les grillons ! *(Skrigneg)*

- **Riplañ-kuit** : Chaparder ; **Un dèn klask riplañ-kuit** : Une personne cherchant à chaparder *(Plouïe)*
- **Taol *udb.* kuit** : Expulser *qqchose* ; **An dra-he zelc'he tomm o goûg hag ar mo(d)-se daolent o loustoni kuit** : Ça tenait leur cou au chaud et ils expulsaient ainsi leurs *(Skrigneg)*
- **Tenn *udb.* kuit** : Virer *qqchose* (enlever) ; **Ba'r park oa un tumuluss ha ma zad-kozh neu'n na bet disac'het (a)naoñ, tenn(et) (a)naoñ kuit** : Il y avait un tumulus dans le champ et alors mon grand-père l'avait démoli, il l'avait viré *(Plouïe)* ; **Ya, petram oa ur piler-koat ahe da skoiñ ga'n hach da droc'hiñ lann, tenn 'n treujou kuit** : Oui, autrement il y avait là un pilon en bois pour frapper à la hache et couper l'ajonc, enlever les troncs *(Plouïe)*
- **Troc'hañ *udb.* kuit** : Enlever *qqchose* ; **Med keid voa bet amzer da lak da gerc'had ar gountell hag toud ar voutik, da droc'hañ ar stoup kuit hag toud an traou...** : Mais pendant tout le temps qu'ils ont mis à aller chercher le couteau, et tout le tintouin, pour enlever l'étoupe et tout... *(Plonee)*

**KUITAAD / KUITEO** [kɥi'tɑːd-t] [kɥi'tɛw] : [***cuytat*** 1464] vb. ; Quitter

**Ne houllent ket kuitaad Lemeg** : Ils ne voulaient pas quitter Lemezec *(Poullaouen)* ; **A vise sterd ar blavezh, pe-la mamp kuiteet ? *En* 46** : L'année était dure, quelle année avons-nous quitté ? En 46 *(Berrien)* ; **Gan(et) e Kalaner, (a)boe meus ket kuitê(t) Kalaner (ne)med pad ma goñje** : Né à Calanhel, depuis je n'ai pas quitté Calanhel sauf pendant mon service militaire *(Kalaner)* ; **Setu me oa oblijet da guitaad ar skol** : Je fus donc obligée de quitter l'école *(Berrien)* ; **Tarliperien 'nevez-kuitêt gante an ostaliri** : Des buveurs invétérés ayant récemment quitté le bar *(Poullaouen)* ; **Meus ket bet kuiteet ar vro (ne)med-seped d'ond da soudard !** : Je n'ai jamais quitté le coin mis à part pour être soldat ! *(Lannedern)* ; **Me zo ganet ba amañ, ba Lamp(r)ad, seizh la ha pe(va)r-ugent so ha meus ket bet kuitêt** : Je suis née ici, il y a quatre-vingt-sept ans, à Lamprat que je n'ai pas quitté *(Ponvel)* ; **Pé oan yowank oa sterd ar pañsïon memes-tra ! Kuiteo ar gêr...** : Lorsque j'étais jeune, c'était quand-même difficile en pension ! Quitter le foyer... *(Ponvel)* ; **Med kamaraded ma ba lec'h-ell ha' solissite (a)ha(n)on d'o(be)r, oan oblijet da guiteo Lokarn** : Mais j'avais des amis ailleurs qui me sollicitaient pour faire, j'étais obligé de quitter Locarn *(Lokarn)*

- **'N-om guitaad** : Se quitter ; **Pé oa deut ar mar(e) da 'n-om guitaad** : Lorsque vînt le moment de se quitter *(An Uhelgoat)*

**KUL !** ['kyːl] : [***kul !*** 1992] imp. ; Recule ! (ordre donné à un cheval)

✗ *syn.* : ***ri, souiss***

**Kul !** : Recule *(Skrigneg)* ; **Oh ! Lod lare « kul » dê ha lod-all lare « c'hri !!! » dê** : Oh ! Certains leur disaient « kul ! » (recule) et d'autres leur disaient « c'hri !!! » (recule, ordre donné aux chevaux) *(Speied)* ; **« Kul ! » vije lar(e)t, med lod lar « ri ! » 'è, 'vel lær(e)s** : On disait « kul ! », mais certains disent aussi « ri ! », comme tu dis *(Skrigneg)*

**KULAÑ** ['kyːla] : [***cula*** 1732] vb. ; Reculer (cf. **REKULAÑ / RUKULAÑ** ; **SOUSAÑ**)

**Hag ar c'hulier oa pé vïe daw kulañ ga'r c'harr** : Il y avait la culière quand on devait reculer avec la charrette *(Plonee)* ; **Hag ar mevel kul e varc'h, tenn (a)nèoñ maes** : Et le valet recule son cheval, le sort *(Plonee)*

**KULASS / KULASSENN** ['kyːləz-s] [ky'lasən] : [***culasse*** 1723] n.m. ; cf. loc.

- **Sac'h-kulass(enn)** : Sac d'un quintal ; **Sete me da gargañ dow bezh sac'h-kulass ga pellachou** : Et moi de charger deux gros sac d'un quintal de restes de balle *(An Uhelgoat)* ; **Kargañ ur sac'h-kulassenn ga brenn-hes(k)enn** : Charger un sac d'un quintal avec de la sciure de bois *(Poullaouen)*

**KULIER** ['kyljər] ['kɥi.jər] : [***culyer*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [ky'ljeːru] [kɥi'jeːru]) ; Avaloir (pièce arrière du harnais) / Culière

**Kolierou, ur bass hag ur c'hulier, un tosser hag ur j(o)u(v)and(e)nn...** : Des colliers, une sellette d'attelage et un avaloir, une dossière et une sous-ventrière *(Skrigneg)* ; **Pugur oa ket kap ar jô da zalc'h ar c'harrad i-hun, ga'r c'hu(l)ier 'e, 'vel laron doc'h, a ret** : Puisque la monture n'était pas capable de tenir la charretée tout seul, vous utilisiez aussi, comme je vous dis, l'avaloir *(Speied)* ; **Un dorchenn vije laket d'ar gaseg hag un trêtou war hi c'hein, hag ur c'hulier da stagañ deuh ar c'harr** : On mettait un coussin de selle à la jument et des traits d'attelage sur le dos, ainsi qu'un avaloir pour attacher à la charrette *(Skrigneg)* ; **Ar c'hulier zo ba'r penn a-dreñw ar chô, da zelc'hen ar c'harr ha stagañ (a)naoñ, da gargañ (a)naoñ (a-)dreñw** : L'avaloir se trouve à l'arrière de la monture, pour tenir la charrette et l'attacher, pour le charger à l'arrière *(Skrigneg)* ; **Da heurt anaoñ a-dreñw war ar c'hulier ha neuhe hañw heurt ga e rer** : Pour le pousser vers l'arrière sur l'avaloir, et donc il pousse avec son cul *(Skrigneg)* ; **Vïe daw lak ur c'holier ya ha laken ar c'hulier go(u)de-se ha laken ar bass, pé vïe laket ar chô war ar limon** : Il fallait mettre un collier oui, et mettre la culière ensuite, et mettre le bât, quand on mettait le cheval sur le limon *(Plonee)* ; **Ar bass é ba b(e)-lec'h vïe laket an dougéres, an dougéres-se vïe lak(e)t ba'r brankariou ! C'hwi lake ar jô ba'r limon hag ar c'hu(l)ier** ['hɥi.jər] **neu'n zo (e)vi(d) kass ar c'harr 'dreñw !** : La sellette c'est là où on met le porte-brancard, ce porte-brancard était mis dans les brancards ! Vous mettiez la monture dans le limon et alors l'avaloir, c'est pour amener la charrette vers l'arrière ! *(Speied)* ; **An tosser, ar bass, ar c'hulier ha deu(s) ar c'hulier, ba'r c'hulier oa brankchou d'o(be)r an dro ha war ar c'hlopier neuhe oa stag ahe gis-se ha vïe passeet ba lost ar marc'h** : La dossière, la sellette, l'avaloir et à l'avaloir, il y a des branches dans l'avoir qui font le tour et il était alors attaché sur la croupière là comme ça et passé dans la queue du cheval *(Skrigneg)* ; **Ar bass hag ar c'hulier ! Heñ servijè da gass (a-)dreñw, heñ, ma 'h ee re ar c'harr, ar c'harr re (a-)raog vïe lar(et) d'ar marc'h : « Ale ri ! » Hag ba i brid jech anaoñ war i hinou da gass ar c'harr (a-)dreñw** : La sellette et l'avaloir ! Il servait à amener vers l'arrière, il, si la charrette allait trop, la charrette allait

trop en avant on disait au cheval : « Ale en arrière ! » Et par la bride on tirait sur sa gueule pour amener la charrette en arrière *(Kleden)*

**KULIERIÑ** [ky'(l)je:ri] : [***kuliera*** 1890] vb. ; Prendre appuis sur l'avaloir (cheval dans les brancards pour reculer la charrette)

**Hag a houzh oa fin, hou(zh) ouïe lak ar brankariou en-treus, set' vis(e) ket daw dèi ku'ieriñ tamm (e-)bed !** : Et elle était fine, elle savait mettre les brancards de travers, elle n'avait donc pas du tout à prendre appuis sur l'avaloir ! *(Speied)*

**KULOTAÑ** [ky'lɔtə] : vb. ; Culotter

**Peus ket gwelet e vri ? Ur fri kulotet** : Tu n'as pas vu son nez ? Un nez culotté *(Motre)*

**KUNODAL** [ky'nodəl] : [***kunudal*** 1716] vb. ; Gémir

**É kunodal (e)mañ ar c'hi** : Le chien est en train de gémir *(Kergrist)*

**KUNUJENNIÑ** [kyny'ʒɛnə] : [***kunujenni*** 1927] vb. ; Injurier / Insulter (cf. **LANGACHAÑ**)

**Da-houde 'n-om lake da gunujenniñ ar Vretoned** : Ensuite il se mettait à injurier les Bretons *(An Uhelgoat)*

**KURE** ['ky:r(ə)] : [***cure*** 1499] n.m. ; Vicaire

**War-lerc'h 'h ee-hi da wel ar c'hur'** : Elle allait voir ensuite le vicaire *(Landelo)* ; **Ta-kozh ar c'hur' zo aet gatoñ** : Le grand-père du vicaire est parti avec lui *(An Uhelgoat) ;* **Ur person oa bet ba Uhelgoat, ur c'hur'** : Il y avait un recteur à Uhelgoat, un vicaire *(Plouïe)* ; **Hezh oa ar c'hur' gwich-all ha' teue d'o(be)r katekis 'e d'ar c'h-*cours ménagers*** : C'était le vicaire d'autrefois qui venait aussi faire le catéchisme aux cours ménagers *(Skrigneg)*

**KURIOSITE / GURZITE** ['kyrjo,zite] [gyr'zite] : [***curiosite*** 1732] n.f. ; Curiosité

**Ar mod-se a ziske 'nê ha c'hoant da ziskiñ ga'n dra-he, kuriosite !** : Ainsi ils les apprenaient et avait envie d'apprendre grâce à ça, de la curiosité ! *(Skrigneg)*

- **Ober gurzite** : Faire (la comédie / le mariole) ; **Hezh so 'h o(be)r gurzite, ah ya !** : Il est en train de faire la comédie, ah oui ! *(Ar C'hastell-Nee)* ; **Un' ha' vé 'h o(be)r un tamm gurzite ahe ma peus c'hoant, hezh so un alvaon ! Me lar la vé kalz alvaonichen** : Quelqu'un qui fait un peu son mariole là si tu veux, c'est un « alvaon » ! Je peux te dire qu'il y a beaucoup de guignols *(Laz)*

**KURIUS / KURÏUS / KIRÏUS / KIRIVUS** ['kyrjyz-s] [k(y/i)'rijyz-s] [ki'ri:vyz-s] : [***curius*** 1499] ad. ; Curieux (-se)

**Un dèn kiri(v)us** : Une personne curieuse *(Skrigneg)* ; **Hag ar pezh oa kurïus...** : Et ce qui était curieux... *(Lannedern)* ; **Ya, goûd a ran lar oc'h kirivus** : Oui, je sais que vous êtes curieuse *(Ponvel)* ; **Nin na un tamm bolonte 'ta, kirïus, kiriussoc'h (e)vi(d) ar re-all un tamm** : Nous nous avions un peu de volonté tien, curieux, un peu plus curieux que les autres *(Skrigneg)* ; **Kirivus walc'h é traou mo(d)-s(e) memes-tra lar é bet tud, gwir walc'h é memes-tra heñ !** : C'est quand-même assez curieux que des gens soient allés, c'est vrai quand-même hein ! *(Kareis)* ; **Ah ya ! Koant é ar c'hazh, ya, me(d) kirivus é ! Fout-piw teuy ahe, a'h ey war an daol da wel pet(r)a vo !** : Ah oui ! Le chat est beau, oui, mais il est curieux ! Peu importe qui viendra là, il ira sur la table voir ce qu'il y aura ! *(Skrigneg)* ; **Med ken-ha-ken oa aet, ar vugale oa kirïus 'ta (a)nê ha d'ar mar(e)-te ha daw oa dê be pudur ne zisker mann e-bed, ne vije ket kont(et) sort e-bed dê war lewr e-bed, mann e-bed** : Mais tellement qu'il était parti, tiens les enfants étaient curieux et à cette époque il leur fallait être puisqu'on n'apprenait rien, on ne leur racontait rien sur aucun livre, rien du tout *(An Uhelgoat)* ; **Hag a chome braket da selled deuhouemp mod-se 'vel nij(e) ket bet gwel (a)ha(no)mp ! Heñ oa essañ goûd piw oa (a)ssames ganemp, 'houzoh walc'h, pudur ken kirivus oa !** : Et il avait le regard braqué sur nous comme ça comme s'il ne nous avait jamais vu ! Il essayait de savoir qui nous accompagnait, vous savez bien, puisqu'il était si curieux ! *(Skrigneg)* ; **Med daon ! Ken kirivus 'vel oagn, houzoh walc'h, ar mod a vé toud an dud, pé teu un dra mennañket teuont da weled !** : Mais diantre ! Ils sont tellement curieux, vous savez bien, comme sont tous les gens, lorsque quelque chose vient, ils viennent voir ! *(Skrigneg)* ; **Setu, 'n-ur vond, paotr-kaezh, vije klêt ma'hat ar oetur 'hond ga'n hent hag an dud vije kirivus, kar vich(e) ket klêt kalz tra, d'ar mar(e)-se oa ket otoiou na sort e-bed !** : Donc, en allant, mon pauvre, on entendait probablement la voiture sur le chemin et les gens étaient curieux, car on n'entendait pas grand-chose, à cette époque il n'y avait pas d'automobiles ni rien ! *(Skrigneg)*

- **Kavoud kurïus** : Trouver curieux (-se) ; **Dïaes gaven gwel 'h o(be)r an dra-he med kurïus gaven gwel lar oa moien d'o(be)r traou mod-se deus un aneval** : Je trouvais dur de voir faire ça, mais je trouvais curieux de voir que l'on pouvait faire des choses comme ça à un animal *(Skrigneg)*

**KURIUSAÑ / KURIUSSAÑ / KIRIUSAÑ** [ky'rjy:(s/z)ə] [ki'rjy:zə] : [***kuriuzi*** 1931] vb. ; Demander des renseignements à / Faire le curieux

**Neuhe oa aet jañdarmed Uhelgoat da giriusañ paotr Ar Vouilhe hag a na anzavet** : Alors les gendarmes d'Huelgoat allèrent demander des renseignements au gars de La Feuillée et il avoua *(An Uhelgoat)* ; **Kiriusañ 'naoñ, klass goûd** : Lui demander des renseignements, chercher à savoir *(Plonee)* ; **Ahe zo deut un' hag (e)mañ o kiriusañ, klass goûd pet(r)a bassev ba ti ar re-all** : Il y en a un qui est venu là et qui demande des renseignements, il cherche à savoir ce qui se passe chez les autres *(Plonee)* ; **Kuriussañ ! Hemañ ree kimed an dra-he, kuriussañ kin ! 'Benn-neuhe oa-ñw oajed !** : Faire son curieux ! Il ne faisait plus que ça, faire son curieux ! Pour-lors il était âgé ! *(Plouïe)*

**KUSTUM** ['kystym] : [***custum*** 1464] n.m (pl. **-ou** [kys'tymu]) ; Habitude / Coutume / Droit de passage / & ad. ; Habitué (-e) / Accoutumé (-e) (cf. **BOAS**)

**N'é ket kustum deus an amzer yin** : Elle n'est pas habituée au temps froid *(Plouïe)* ; **Kustum vis(e) rabatañ un dra m(e)nnaket dalc'h-mad** : Il était généralement de coutume de baisser le prix de quelque chose *(Plouïe)* ; **Glêes ket un drous ha' n'out ket kustum da glêd ?** : N'entends-tu pas un bruit que tu n'as pas l'habitude d'entendre ? *(Skrigneg)* ; **Sete me(d) ar re-he ouïe a-walc'h lar oaint ket kustum deusoudon (a)nê** : Donc, mais ils savaient bien qu'ils n'étaient pas habitués à moi *(Plouïe)* ; **Pudur on kustum d'o(be)r beb sort soubennou** : Puisque je suis habituée à faire toutes sortes de soupes *(Skrigneg)* ; **Pêo ar c'hustum** : Payer le droit de passage *(An Uhelgoat)* ; **Kustum walc'h on da wel tud, ne oan ket bet spontet** : J'ai assez l'habitude de voir du monde, je ne fus pas effrayé *(Sant-Nigouden)* ; **Ha kustum vij(e) an dud da eviñ, sete an hin(i) zo kustum deuh an dra ha na sant ket kin** : Et les gens avaient l'habitude de boire, donc celui qui a l'habitude ne sent plus *(Skrigneg)* ; **Kustum oa-ñw deus an dra-he, kroget ar gaos !** : Il était habitué à ça, il commença la conversation ! *(Ar Fouillez)* ; **Med 'n-om rentomp ket kont, pugur omp kustum da gaoseal brezhoneg** : Mais nous ne nous rendons pas compte, puisque nous sommes habituées à parler breton *(Skrigneg)* ; **Ha c'hoazh oagn 'h arretet ar gaseg ba'r Guétel Vian, pugur oa kustum d'ond di da di ma moèr(e)b** : Et encore ils avaient arrêté la jument à Guétel Vian, puisqu'elle avait l'habitude d'y aller chez ma tante *(Skrigneg)* ; **A-wechou pé teue keseg ha' oaint ket kustum da labour assames pad un neubeud amzer vije ket ingal toud an traou gate** : Parfois lorsque des chevaux venaient et n'étaient pas habitués à travailler ensemble pendant un peu de temps ils ne faisaient pas tout de façon régulière *(Plouïe)*

➢ **Kustum-bras deus** : Bien habitué (-e) à ; **Ha tud Lemeeg so bremañ kustum-bras deuh ar re blew hir** : Et les gens de Lemezec sont maintenant bien habitués aux gens aux cheveux longs *(Poullaouen)*

**KUSTUMIÑ** [kys'tymi] : [***custumaff*** 1499] vb. ; Accoutumer / Être habituellement

**Gav ket din zo bet trizeg ar bla-mañ ha gustum be un' ugent hañ** : Je ne crois pas qu'il y ait eu treize cette année alors qu'habituellement il y en a vingt hein *(Karnod)* ; **An dud neus 'n-om gustumet deus ar bevañs-te** : Les gens se sont accoutumés à cette alimentation *(Poullaouen)*

**KUSUN / KUJUN** ['ky:zyn] ['ky:ʒyn] : [***ku(i)sin*** 1992] n.f. ; Cuisine

**Kê d'ar gujun 'ta d'aluminñ ar vorn !** : Va donc dans la cuisine allumer le four ! *(Skrigneg)* ; **(A-)bénn teuy naon domp, nom yehe d'ar gusun** : Quand nous aurons faim, nous irons à la cuisine *(Laz)* ; **Ba'r gujun (e)ma** : Il est dans la cuisine *(Plouïe)* ; **Lod houllent ket ober kujun hañ, ga(v)e peuc'h be ba'r park** : Certaines ne voulaient pas faire la cuisine hein, trouvait paisible d'être au champ *(Berrien)* ; **Sete oamp ba'h ar gujun ; Jean zo ahe papred test ! Hag a oa 'chilou (a)ha(no)mp !** : Nous étions donc dans la cuisine ; Jean est toujours là comme témoin ! Il nous écoutait ! *(Skrigneg)* ; **Mad é (e)vid ar jerdin ! Mad é (e)vi(d) ar gujun ! Mad é (e)vi(d) ar loned ha (e)vi(d) (a)n dud !** : C'est bon pour le jardin ! C'est bon pour la cuisine ! C'est bon pour les bêtes et pour les gens ! *(Skrigneg)* ; **Ar mod-se oamp bet laket mïoc'h da labourad, ba'r gujun oamp bet goud(e)-se** : Ainsi on nous faisait plus travailler, nous étions ensuite à la cuisine *(Poullaouen)* ; **Pudur ni oa aseet deus taol, het' é deut d'ar gujun d'hom c'haoud hag amzer daoñ** : Puisque nous étions assises à table, il est donc venu à la cuisine nous rejoindre, il avait tout son temps *(Skrigneg)* ; **Katellig sinifi chouk i vri ba'r gujun, da chouk i vri ba-lec'h vis(e) ket gleet daoñ o(be)r...** : « Katellig » signifie fourrer son nez dans la cuisine, fourrer son nez là où il n'était pas devait pas... *(Ponvel)* ; **Me(d) gwich-all ar baotred, oagn ket sañset da veañ ba'h an ti 'labour(a)d ! Na lakegn ket o vri ba'h ar gujun !** : Mais autrefois les gars n'étaient pas censés travailler dans la maison ! Ils ne mettaient pas leur nez dans la cuisine ! *(Skrigneg)* ; **Goude-se neuhe, pé oa kè(v)et labour (e)vid mé gwas, heñw oa aet d'un otell, komañset digentañ ba'r gusun ba-tous(k) ar c'hast'rodennou** : Alors ensuite, lorsqu'on trouva du travail pour mon mari, il alla à un hôtel, il commença d'abord dans la cuisine parmi les casseroles *(Ar C'hastell-Ne)*

➢ **Kountell-kujun** : Couteau de cuisine ; **Ya ha aet é ganin-me da lemmañ ar gontilli-kujun** : Oui, je l'ai prise pour aiguiser les couteaux de cuisine *(Berrien)*

**KUSUNAÑ / KUJUNAÑ / KUISINAÑ** [ky'zy:nə] [ky'ʒy:nə] [kɥi'zi:nə] : [***kuzuna*** 1942] vb. ; Cuisiner

**Ahe halles kuisinañ** : Là tu peux cuisiner *(Berrien)*

**KUSUNIER / KUJUNIER** [ky'(z/ʒ)y.njər] : n.m. (pl. **-ien** [ky(z/ʒ)y'njɛrjən]) ; Cuisinier / **KUSUNIÉRES / KUJUNIÉRES** [ky(z/ʒ)y'nje:rəz-s] : n.f. (pl. **ed** [ky(z/ʒ)ynje're:zədt]) ; Cuisinière

✗ *syn.* : ***keginer***

**Hezh oa kusunier, ya** : Il était cuisinier, oui *(Skrigneg)*

**KUTUILHAÑ / KUNTUILHAÑ** [ky'tyjə] ['kytyʎ] ['kytyl] [kyn'tyjə] : [***cuntuyll*** 1464, ***cutuïlha*** 1732] vb. ; Cueillir / Arracher (des feuilles de choux fourrager / des fanes de betteraves, choux-navets, etc.)

**Plij a ra dèi kuntuilh fleur** : Elle aime cueillir des fleurs *(Poullaouen)* ; **Kutuilh un toulladig klor pis** : Ramasser quelques gousses de pois *(Poullaouen)* ; **Kutuilh kaol** : Arracher des feuilles de choux (pour le fourrage) *(Poullaouen)* ; **Kutuilhañ kaol-pitrabes (e)vid roiñ d'ar saout** : Arracher des fanes de betteraves pour donner aux vaches *(Plouïe)* ; **'H añw da gutuilhañ kaol-chounai** : Je vais arracher des fanes de choux-navets *(Plouïe)*

**KUZ / KU** [ky:z-s] [ky:] : [vx. br. ***cud***] ad. ; Caché (-e) / Embusqué (-e)

**Vijes ku ba-dindan** : Tu étais caché dessous *(An Uhelgoat)* ; **Mond a remp papred war-raog, pass re vuan, trankil papred, owen da ve surprenet gad un tenner bennaket, ku barzh un tu bennaket** : Nous continuions

d'avancer, pas trop rapidement, toujours tranquillement, de peur de se faire surprendre par un tireur embusqué *(Plouïe)* ; **Ha bep-heñi i boutailhad-traou gantoñ ha vij(e) kuz-hi ba-dan ar chupenn, ya** : Et chacun avait sa bouteille de trucs et on la cachait sous la veste, oui *(Kleden)* ; **Ha pa weles a-greis-toud é ku an heol ahe hag damaig kentañ ma refe 'o klêt ar hurun 'strakal !** : Et lorsque tu vois tout à coup que le soleil est caché, tout à l'heure la première fois qu'il le fera on entendra le tonnerre éclater ! *(Skrigneg)*

**KUZAD / KUAD / KU / KUV** ['ky:z(əd-t)] ['ky:əd-t] [ky:] [ky:v] : [***cuzaff*** 1499] vb. ; (se) Cacher

**Aet an heol da guz** : Le soleil se cache *(Brasparzh)* ; **Da be-lec'h 'h in da guv ?** : Où irai-je me cacher ? *(Landelo)* ; **Partïet vïe bremañ (a-)raog oa kûet an heol** : Il était maintenant parti avant que le soleil ne se couche *(An Uhelgoat)* ; **Ka(v)et ma ur machin da gûad, aet oan ba'r press !** : J'avais trouvé un truc pour me cacher, j'étais allée dans l'armoire ! *(Karnod)* ; **Oh bah ! Ar re-m(añ) (e)ma toud an anduilh, gwelloc'h red 'o din kuañ 'nê !** : Oh pff ! Ce sont eux qui ont toutes les andouilles, il vaudrait bien mieux que je les cache ! *(Skrigneg)* ; **Vije küet i zilhad daoñ blam(e)d daoñ pass dond d'ar bal, pa ouïe lar teue ganen-me...** : On lui cachait ses vêtements pour qu'il n'aille pas au bal, lorsqu'elle savait qu'il venait avec moi... *(Skrigneg)* ; **Pé na tap(et) ar panerad sivi-se oa aet-kuit gantoñ ha oa aet da guz 'nèoñ ba ar vered, lakeet un neubeud deliou warne ha goude oamp aet d'ar skoul !** : Lorsqu'il chopa ce panier de fraises, il partit et alla le cacher au cimetière, quelques feuilles mises dessus et après nous partîmes à l'école ! *(Ar Fouilhez)* ; **Hadlaket neuhe war o gourr(e) c'hoazh ur wastellenn-all da gu an avalou** : Et on remettait alors par-dessus une autre grosse galette pour cacher les pommes *(Skrigneg)* ; **Me(d) an dra-he zo gwir 'ha ! Küet a vije an alc'ho zo blam daoñ pass tap i zilhad !** : Mais ma foi c'est vrai ! Les clefs étaient cachées afin qu'il ne prenne pas ses vêtements ! *(Skrigneg)* ; **Bremañ 'h an da lar un dra dec'h ! Pet(r)a so kaos a güoc'h an alc'ho deuh ho mab pa ouïoc'h lar teue ganen-me ?** : Maintenant je vais vous dire une chose ! Pourquoi cachez-vous les clefs de votre fils lorsque vous savez qu'il vient avec moi ? *(Skrigneg)*

- **'N-ur gu(zad)** : En cachette ; **'N-ur gu ya, kar ar vamm hag an dud faotent ket nê damp** : En cachette oui, car la mère et les gens ne nous le permettaient pas *(Kleden)*

**KUZADENN / KUADENN** [ky'ɑ:dən] : [***kuziadenn*** 1890] n.f. (pl. **-ou** [kya'dɛnu]) ; Cachette / Secret

**KUZ-HEOL** [kyz'ɛwɔl] [ky'ʃo:l] : [***cuz heaul*** 1659] n.m. ; Crépuscule / Soleil couchant / Ouest

**Pé vise ru-ru ar c'huz-heol** : Quand le soleil couchant était très très rouge *(Plouïe)* ; **Ar c'hu(z)-heol** : L'ouest

- **(A-)raog ar c'huz-heol** : Le soir (avant le coucher du soleil) *(Pleiben)*

**KWAG / KWEG** [kwag-k] [kweg-k] : [***koag*** 1992] n.m. ; Coua / Croassement

**Ober kweg (e)vel toussegi** : Faire coua comme les crapauds *(Ar Fouillez)*

**KWAGAL** ['(k)wɑ:gəl] : [***coagal*** 1732] vb. ; Croasser (cf. **KANAÑ**)

**KWEK** [kwek] : ad. & n. ; Naze / Foutu (-e)

**Ar radio zo kwek** : La radio est naze *(Plouïe)* ; **Tapet neus he wek** : Elle est foutue *(Plouïe)*

**KWEKAÑ / KWAKAÑ** ['kwekə] ['kwakə] : vb. ; Baiser (vulg.)

**Kwaket é ar post** : Le poste est foutu *(An Uhelgoat)* ; **Kweket neus anèi** : Il l'a baisée *(Plouïe)*

**KWIGN** [kɥiɲ] : [***cuin*** 1632] n.f. (pl. **-ou** ['kɥiɲu]) ; Brioche / Tourteau (pain bis de forme ronde cuit sous la braise) (cf. **BRÏOCHEN**)

**Aet ar gwign ga Yann** : Yann a chipé la brioche *(Plonee)* ; **Mad é, ya... Un tamm kwign** : C'est bon, oui... Une petite brioche *(Skrigneg)* ; **(A-)benn oa tennet ar gwign maes, houzh oa flêrius !** : Avant même qu'il ait sorti la brioche, elle puait ! *(Plonee)* ; **Un tamm kwign mennaket vij(e) hag ur bann'h traou d'evañ** : Il y avait un bout de gâteau quelconque et un coup à boire *(Skrigneg)* ; **Goude-se oa laret dèoñ oa gwraet ur vornad, laket ar gwign ba'r c'hreis, kreis ar vorn** : Ensuite on lui dit qu'on faisait une fournée, la brioche mise au milieu, au milieu du four *(Plonee)* ; **Neuhe vije gwraet ur gwign rond ahe ! Hag a sell heñ a boahe braw mo(d)-se, vij(e) ket tew-tew, sell a boahe mad ar mo(d)-se** : On faisait là alors un tourteau rond ! Et donc ça cuisait trop bien comme ça, c'était pas gros-gros, donc ça cuisait bien comme ça *(Skrigneg)* ; **Sell vije poahet tri-pevar damm bara, kwignou ! Sell a vije gwraet ar su'n ga'r reñ-he hag ar su'n war-lerc'h 'h eer (a)darre d'ar vorn neuhe** : On cuisait donc trois-quatre morceau de pain, des tourteaux ! On faisait donc la semaine avec et la semaine suivante on retournait alors au four *(Skrigneg)*

**KWIK** [kwig-k] : onom. ; Couic

**Ur c'harr éh ober « kwik-kwik-kwik »** : Une voiture faisant « couic couic couic » *(Ar Fouillez)* ; **(A-)benn ar fin é-heñw deut ar lapouss bihen 'h ober kwik, kwik...** : Pour finir le poussin vint faire couic, couic... *(Landelo)*

**LA** : An ; mutation de **BLA** (cf. ce mot) en **VLA** puis amenuisement du **v**, ce qui donne : **LA**

**LA / LAR** [la] [lar] : conjonction de coordination ; Que / Dont

**Me oar lar heñw n'é ket gwal antirin** : Je sais qu'il n'est pas très courageux *(Skrigneg)* ; **Pa welen pe-naos lar 'n-om chikane a-raog oas ganet !** : Quand je voyais comment ça se querellait avant que tu naisses ! *(Skrigneg)* ; **Kalz deuh ar re zo 'lar(e)d la zo voien d'ober ga neubeutoc'h (e)ma o mamm pe o zad pe un bennag 'kichenn** :

Beaucoup de ceux qui disent qu'on peut faire avec moins ont leur mère, leur père ou quelqu'un à côté *(Lannedern)* ; **Ur bakadenn-arc'hant laket war-wel d'an dud (e)vid roiñ da hoûd lar oa arc'hant da bêo** : Une liasse de billets bien apparente aux yeux de tous pour faire savoir qu'il avait de l'argent pour payer ! *(An Uhelgoat)* ; **N'é ket fenoñs veh lar-se lar oa nessesser o(be)r ur lenn** : Ce n'est pas d'aujourd'hui qu'on vous dit qu'il était indispensable de faire un lac *(Poullaouen)* ; **Laret vé lar un dra disked mad vé ket ankoueet ! Nann-nann, meus ket ankoueet !** : On dit qu'une chose bien apprise ne s'oublie pas ! Non-non, je n'ai pas oublié ! *(Plonee)* ; **Sete na-hi lak(e)t ba hi joñj lar amañ un dra m(e)nneket zigoueo** : Elle se mit donc en tête que quelque chose allait arriver *(Kleden)* ; **Pé nïe gouïet he mamm la oa dougéres** : Quand sa mère a su qu'elle était enceinte *(Plouïe)* ; **A-benn ar fin oa deut da lared demp la oa echu** : On est finalement venu nous dire que c'était terminé *(Plouïe)* ; **Oh ya, an dra-he 'h ouzon lar vise gwraet** : Oh oui, ça je sais qu'on faisait *(Sant-Wazheg)* ; **Hezh zo ur fissellenn (e)vid lared lar é-heñw gweñwn ha gouest d'ober kalz draou** : C'est une ficelle pour dire qu'il est souple et capable de faire plein de choses *(Plouïe)* ; **Ha den e-bed na gouïet la oa bet ar vamm ba'r gambr** : Et personne ne sut que la mère était allée dans la chambre *(Sant-Hern)* ; **Bolazeg zo kaos da zigeriñ 'è hag a zo kaos lar a vefe kant a dud amploaiet** : Bolazec parle d'ouvrir également et on parle qu'il y aurait cent personnes employée *(Skrigneg)* ; **Oh ! Bremañ ga'n dour binniget neus tapet 'naoñ war'naoñ lar é kasimant-sur é efasset toud an hanoiou** : Oh ! Maintenant avec l'eau bénite qu'il s'est pris sur lui, tous les noms sont très certainement effacés *(An Uhelgoat)* ; **Ba'r votes n'o ket gwelet lar po bes-troad bras e-bed** : On ne verra pas dans ta chaussure que tu n'as pas de gros orteil *(Plonee)* ; **An dra-he oa dam lar ma'hat na boulverset 'nèi un tamm** : C'était probablement du fait que ça l'avait un peu bouleversée *(Poullaouen)* ; **Deus un dèn ha' n'é ket tued da labourad vé laret lar é un dèn-klei** : D'une personne qui n'est pas prédisposée au travail on dit qu'il est gauche *(Lokmarïa)* ; **Hag ar bern plous oa tost-tre d'an tïer, sete mamp owen la vije aet an tan deus ar bern plous ba'n ti** : Et le tas de paille était très proche des maisons, nous avions donc peur que le feu passe du tas de paille à la maison *(Plouïe)* ; **Ha be sur lar nin no arc'hant** : Et soit certain que nous aurons de l'argent *(Landelo)* ; **Me ma klêt ma mamm lared lar ar vamm-gozh na nerzh (e)vel ur paotr** : J'avais entendu ma mère dire que la grand-mère avait de la force comme un gars *(Plouïe)* ; **Meus klêt lared lar ba Berrien n'eus ket laezh kén** : J'ai entendu dire qu'il n'y a plus (on ne fait plus) de lait à Berrien *(Berrien)* ; **Ma mije gouïet lar a oah o tond ma laket (a)han(o)h ba ma goetur (me)mes-tra !** : Si j'avais su que tu venais, je t'aurais pris dans ma voiture quand-même ! *(Berrien)* ; **Neuhe mamp komprenet la oa an tan ba'r bern plous** : Alors nous comprîmes que le feu avait pris dans le tas de paille *(Plouïe)* ; **Med bet mamp bet un owen bras mamp la vije bet aet an tan barzh an tïer ha neuhe ba'n hangariou oa tost-tre d'ar bern plous** : Mais nous avons eu une grande peur que le feu prenne dans les maisons, et donc dans les hangars qui étaient très près du tas de paille *(Plouïe)* ; **Pegur ouïe a-walc'h lar oa ar boesson** : Puisqu'il savait bien qu'il y avait de l'alcool *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Me ouïe a-walc'h la'r re-he ga(v)e mad o banne** : Je savais bien qu'ils aimaient bien leur p'tit verre *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Me mije touet a-walc'h lar me grede ma me n'echen ket gwech e-bed ba avionou** : J'aurais pourtant juré que je croyais ne jamais aller dans des avions *(Skrigneg)* ; **Med heñ, deuzhtu, pé sante lar vïe libr un tamm 'h ee da bartïal-roud goude vïe an oustilhou gantoñ hañ !** : Mais lui, tout de suite, dès qu'il sentait qu'il était un peu libre, il partait pour s'échapper quand bien même il emportait tous les outils hein ! *(Plouïe)* ; **Yao, yao yao lar vo gwraet !!** : Si, si-si qu'on va le faire !! *(Landelo)* ; **Med deuh e vin, deuh e fass a wele a-walc'h lar hemañ é a-walc'h, sur !** : Mais à sa mine, à sa face elle voyait bien que c'était bien lui, certainement *(Plonee)* ; **Be a zo ra(w), domaj é la vé ket favoriset** : Il y a de la chaux, c'est dommage que ça ne soit pas favorisé *(Skrigneg)* ; **Vije bet ar chañs 'ta lar chomeche mïoc'h a re-yowank barzh Skrigneg** : On aurait donc eu la chance que plus de jeunes restent à Scrignac *(Skrigneg)* ; **Kar ahe zo ur c'hoat da dreus hag kalz tud neus lar(e)t lar neugn gwel(e)t an Dieoul** : Car il y a ici un bois à traverser et beaucoup de gens ont dit qu'ils ont vu le Diable *(Kleden)* ; **Kar goud(e)-se oamp o hortos la nïemp ka(v)et ur ferm benneg** : Et après ça nous attendions de trouver une ferme quelconque *(Sant-Wazheg)* ; **Neu'n ma choñj(e)t lar an toud oa (e)vid un dra m(e)nneked war (a)n oale(d)** : Je pensai alors que le hibou y était pour quelque chose sur l'âtre *(Kleden)* ; **Ya-ya, choñj a rañw lar oa gis-se** : Oui, oui, je pense que c'était comme ça *(Berrien)* ; **E(rr)i out en oad da hoûd ha n'ou(z)es ket se !? Lar vemp sañset da souetiñ blavezh mad !** : Tu es arrivé en âge de savoir et tu ne sais pas ça ?! Que nous sommes censés souhaiter la bonne année ! *(Skrigneg)* ; **Oh sur lar vïe gwraet un dra m(e)nneket dê !** : Oh, on leur faisait sûrement quelque chose ! *(Sant-Wazheg)*

- **Me lar zo dit (la) !** : Moi je te le dis (que) ! ; **Med sterd oa bet, me lar zo dit la oamp gwléb-gwléb-teil oamp toud (a-)benn oa echu** : Mais ce fut difficile, je peux te dire que nous étions trempés comme une soupe lorsque ce fut terminé *(Plouïe)*

**LABASKENN / LABASTENN** [la'baskən] [la'bastən] : [cf. ***labask*** 1716] n.f. (pl. **-ed** [labas'(k/t)ɛnəd-t]) ; Demeuré (-e) / Empoté (-e)

**Deus 'ta labastenn ! Dispak da dreid !** : Viens là donc empoté ! Déchausse-toi ! *(Poullaouen)* ; **Ya, hoñzh so ur labaskenn 'ha !** : Oui, c'est une demeurée ma foi ! *(Skrigneg)*

**LABEDENN** [la'beːdən] : [***laben*** 1716] n.f. (pl. **-ed** [labe'dɛnəd-t]) ; Bavard(e) / Commère (sympathique)

**LABISSO** [la'biso] : [***labezaff*** 1632] vb. ; Salir (cf. **SKLABEO**)

**Labisset peus ho tilhad** : Vous avez sali vos vêtements *(Groñvel)*

**LABOUR** ['lɑːbur] : [***labour*** 1632] n. (pl. **-iou** [la'burju]) ; Travail / Boulot / Labeur

✗ *m. comp.* : ***koat-labour***

**Ur pakad labour** : Un paquet de boulot *(Plouïe)* ; **Echu meus ma labour** : J'ai fini mon travail *(Skrigneg)* ; **Kè(v)et labour deuzhtu !** : On a trouvé du travail tout de suite ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **E(rr)i é poent echüiñ ar labour** : Il est temps de finir le travail *(Skrigneg)* ; **Ur bern labour ha labour sterd !** : Une tonne de travail et du travail dur ! *(Karais)* ; **Pe-lec'h out digoueet ga da labour ?** : T'en es où dans ton travail ? *(Skrigneg)* ; **Med n'on ket gouest**

**d'ond, pugur mé re a labour d'o(be)r** : Mais je ne peux pas venir, puisque j'ai trop de travail à faire *(Kolloreg)* ; **Un tamm kozh-labour kaoc'h d'ober** : Un sale travail chiant à faire *(Plouïe)* ; **Tapet é divêd gad he labour** : Elle a pris du retard dans son travail *(Plouïe)* ; **Oain dall-ha-mew ga'r labour** : J'étais submergé par le travail *(Skrigneg)* ; **Pass prim ba e labour** : Pas organisé dans son travail *(Plouïe)* ; **Aret ar labour** : Arrêter le travail *(Plouïe)* ; **Berniou-labour neugn d'o(be)r** : Ils ont énormément de travail à faire *(Poullaouen)* ; **Labour meus, me(d) 'n-om gaoud a rin** : J'ai du boulot, mais j'arrive *(Skrigneg)* ; **Labour na, neuhe oa kalz a dud war ar maes, houzoh walc'h !** : Il avait du travail, vous savez bien qu'il y avait alors beaucoup de monde à la campagne ! *(Skrigneg)* ; **Ase oa hom labour mim, oh ya ! Komañset oamp d'ond ga re koshoc'h 'vitoum** : C'était là notre travail, oh oui ! Nous avions commencé à aller avec ceux qui étaient plus âgés que nous *(Sant-Nigouden)* ; **Daon ! Nim zo 'h o(be)r ar labour ha heñ ra mann e-bed !** : Dam ! Nous nous faisons le travail et lui ne fait rien du tout ! *(Skrigneg)* ; **Me(d) ma n'eus den e-bed da roiñ tamm labour (e-)bed dèoñ...** : Mais s'il n'y a personne pour lui donner un peu de travail... *(Lannedern)* ; **Me(d) mïoc'h amzer a bassee ba-ti ar *broker* (e)vid a bassee war e labour !** : Mais il passait plus de temps chez le courtier qu'il ne passait à son travail *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Med deussaleg blavejou 65-66 ahe oa komañset ar labour da vond da vad** : Mais à partir des années 65-66 là le travail commença à prospérer *(Kalaner)* ; **Ha ma lakeh ar mell boem, droieh ket gwal vad (aha)noh petram vïe re labour labour(ad) an douar war-lerc'h go(ude)-se** : Et si vous mettiez l'énorme sillon, vous ne travailliez pas bien (la terre) ou bien c'était trop de travail de travailler la terre ensuite *(Speied)* ; **Oa ket tr(o)-walc'h a barkeier 'houzoc'h a-walc'h, 'vid ar saout vise daw labourad, toud toud an douar, ar labouriou** : Il n'y avait pas assez de champs vous savez bien, il fallait travailler pour les vaches, toutes les terres, les travaux *(Berrien)* ; **Mond ingal, prim ; pass mond feulz ba'r labour** : Travailler de façon régulière, organisée ; de ne pas travailler trop brutalement *(Plouïe)* ; **Hirvoudus é ar labour** : Le travail est ennuyeux *(Plouïe)* ; **Ma mamm na ur feurm vras a-walc'h ha oa labour a-walc'h demp** : Ma mère possédait une ferme assez grande et nous avions assez de travail *(Skrigneg)* ; **Petrame mod-all hègn nise kollet o labour a-walc'h !** : Ou-bien autrement ils auraient bien perdu le travail ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Rusañ e labour** : Traîner son travail *(Plouïe)* ; **Dilañs é-heñw war e labour** : Il a du retard dans son travail *(Plouïe)* ; **Ba'n elvajou bras a vé gwraet ar labour mad brem(añ)** : On fait bien le travail dans les grands élevages de nos jours *(Lannedern)* ; **Daon ya ! Labour oa sur ! An dra-he é ar bern labour zo bet gwraet ganomp da droc'hañ an dramm gerc'h ar mod-se** : Dam oui ! C'était du boulot, c'est sûr ! C'est l'énorme travail que nous avons fait pour couper la javelle d'avoine comme ça *(Berrien)* ; **Tud oaint ket dilu war ar labour en mod e-bed** : Des gens qui n'étaient pas du tout organisés dans le travail *(Plouïe)* ; **Hemañ neus un hanter-re labour evid un dèn** : Il a bien trop de travail pour un seul homme *(Plouïe)* ; **Be zo lod ha blij ket dê labour ar re-all gwech e-bed** : Il y en a certains qui n'aiment jamais le travail des autres *(Plouïe)* ; **Hezh ràe labour, ouïe ket (a)naoñ** : Il faisait du travail, il ne savait pas *(Motre)* ; **Ra ket labour fin tamm e-bed** : Il ne fait pas du tout du travail soigné *(Plouïe)* ; **An (dr)a-h(e) ree kalz labour, kar an dra-he n'ee ket founnus !** : Ça faisait beaucoup de travail, car ça n'allait pas vite ! *(An Uhelgoat)* ; **Med a-benn o(be)r ur labour vad so emm ur serten amzer ha ur serten marc'hadourezh** : Mais pour faire un bon travail, on a besoin d'un certain temps et d'une certaine marchandise *(Lokarn)* ; **Me(d) 'benn-neuhe, 'benn 'h o(be)r ur voutik ne(ve) zo bet gwraet labouriou ha bet renk(et) an traou** : Mais pour-lors, pour faire une nouvelle exploitation on a fait des travaux et arrangements *(Lannedern)* ; **Pegur ar re-all oa aet toud da labour petrame oaint aet ahann pegur ar labour yee fall** : Puisque les autres étaient tous partis travailler ou-bien étaient partis d'ici puisque le travail allait mal *(Ar C'hastell-Ne)* ; **An heñi na zelc'he ket gweñwn war e labour** : Celui qui ne travaille pas de façon efficace *(Plouïe)* ; **Hag war-lerc'h neu'n oa daw dèi hadkimer he labour** : Et alors ensuite il fallut qu'elle reprenne son travail *(Sant-Hern)* ; **Hezh a ree e labour diwar-lañs** : Il faisait son travail par-dessus la jambe *(Plouïe)* ; **Barreg oun war ma labour** : Je suis compétant dans mon travail *(Plouïe)* ; **D'ar mare-se vïe a-walc'h a labour mat** : À cette époque-là y avait largement assez de travail *(Kalaner)* ; **Gwraet meus ur labour nul fenoñs** : J'ai fait un travail nul aujourd'hui *(Plouïe)* ; **D'an dow-lamp oa aet war e labour** : Il s'était mis au travail au galop *(Plouïe)* ; **Rahet meus ar labour** : J'ai terminé le travail *(Plouïe)* ; **Ha petra oa ar labour neuhe ba'r velin ?** : Et quel était donc le travail au moulin ? *(Plouïe)* ; **Goude-se oa ar labour d'ober** : Il y avait ensuite le travail à faire *(Berrien)* ; **Brèvet oun ga'r labour** : Je suis éreinté par le travail *(Plouïe)* ; **Set ar labour neuhe 'ha** : Voilà donc le travail ma foi *(Berrien)* ; **Peus kime mond da glask labour ahe, ahe matrehe vefeh ambochet ba'r chato kozh a-walc'h** : Tu n'as qu'à aller chercher du travail là, là tu seras probablement embauché dans le vieux château *(Plonee)* ; **Labouriou noasus d'ar yec'hed** : Des travaux nuisibles à la santé *(Poullaouen)* ; **Moc'hañ ar labour** : Cochonner le travail *(Kergrist)* ; **Ga'r c'hoat vé labour !** : Le bois donne du travail ! *(Plouïe)* ; **Ya, kalz labour vé** : Oui, il y a beaucoup de travail *(Berrien)* ; **Cherret defot labour** : Fermé faute de travail *(Poullaouen)* ; **An heñi neus ket an tu d'ober e labour** : Celui qui n'a pas la combine pour faire son travail *(Plouïe)* ; **An dud oa oh ober labour toud** : Les gens travaillaient tous *(Plouïe)* ; **Hezh so un dilerc'her war e labour** : C'est un retardataire au travail *(Plouïe)* ; **Bremañ pezh a vêr choñjal ober ba'h ar barros, ar labouriou** : Maintenant ce qu'on pense faire dans la commune (ce sont) les travaux *(Skrigneg)* ; **Tro-walc'h labour !** : Assez de travail ! *(Skrigneg)* ; **Me n'on ket klask kement-se labour 'e !** : Moi je ne cherche pas non-plus tant que ça de travail ! *(Plourac'h)* ; **Ya ! Ah beñ ya ! Med kalz labour eh é !** : Oui ! Ah ben, oui ! Mais c'est beaucoup de travail ! *(Skrigneg)* ; **Ah ya ! Me blij din 'h o(be)r ar labouriou bihen (iv)è, (e)vel ar re-vras (iv)è** : Ah oui ! J'aime bien aussi faire les petits travaux, comme les grands également *(Landelo)* ; **Neus ket ardremmes (e-)bed d'o(be)r e labour** : Il ne sait pas du tout s'y prendre pour travailler *(Laz)* ; **Noant ket gwelet piw oa bet fregassañ ar labour** : Ils n'avaient pas vu qui avait massacré le travail *(An Uhelgoat)* ; **Hi vïe en-dro d'ar saout, pe 'hond ha 'tond, med labour doussig 'hat !** : Et elle était autour des vaches, ou allant et venant, mais petit travail tout doux ma foi ! *(Poullaouen)* ; **Sete oan formet, chomet ba'r gêr da labourad, da chikour ober 'r labour** : J'étais donc formé, resté travailler à la maison, pour aider à faire le travail *(Brennilis)* ; **Ha set' me 'h ee d'o(be)r toud ar labour, kalz deuh ar labour ba'r parkeier ha en-dro d'ar loned** : Et moi j'allais faire tout le travail, beaucoup du travail dans les champs et autours des bêtes *(Skrigneg)* ; **Ha sete oa ket arc'hant, ouïemp ket ar langach, mé gwas nôa ket kalz labour 'nèoñ, me gè(v)e labour, heñw gè(v)e ket !** : On n'avait donc pas d'argent, nous ne savions pas la langue, mon mari n'avait pas beaucoup de travail, moi je trouvais du travail, lui ne trouvait pas ! *(Ar C'hastell-Ne)*

- **Be ba'r labour** : Être au travail ; **Ar wech vijen ba'r labour** : Dès lors que j'étais au travail *(Plouïe)* ; **Oh ! Yeer ket da farbotañ mo(d)-se 'hed an de heñ ! 'Hed an de vêr ba'r labour !** : Oh ! On n'allait pas musarder comme ça toute la journée hein ! On était au travail toute la journée ! *(Laz)*
- **Be dister war e labour** : Travailler avec peu de rendement ; **Ar re-he zo dister war o labour, 'h eent ket da raog kalz war ar labour, hezh zo ur rus-botes !** : Ils travaillent avec peu de rendement, ils n'avançaient pas beaucoup dans leur travail, c'est un traîne-savates *(Plouïe)*
- **Berr war e labour** : En retard dans son travail *(Plouïe)*
- **Be ru war ar labour** : Être acharné (-e) au travail ; **Kar ar c'hantonierien gwich-all, houzoh walc'h, na brud hag oagn ket ru war ar labour !** : Car autrefois les cantonniers, vous savez bien, avaient la réputation de ne pas être acharnés au travail ! *(Skrigneg)*
- **Be rust war ar labour** : Être rude à la tâche ; **Med matrehe an dud, houzoh walc'h, oagn ken rust-te war ar labour 'è ! Ahe 'h eent deuh o voues !** : Mais peut-être que les gens, vous savez bien, n'étaient pas si rudes que ça non-plus à la tâche ! Là ils allaient à leur rythme *(Skrigneg)*
- **Dilhad-labour** : Vêtements de travail ; **Ha mé sad breneè dilhad, tro-walc'h dilhad 'vi(d) ar bla, dilhad-labour, ga'r foar, 'bénn gasseè kroc'hen-gôed breneè dilhad gantoñ 'vi(d) ar bla, 'vi(d) laka(d) bem(de)** : Et mon père achetait des vêtements, assez de vêtements pour l'année, des vêtements de travail, à la foire, quand il apportait de la peau de taupe, il achetait des vêtements pour l'année, pour mettre quotidiennement *(Laz)*
- **Dister war e labour** : Insignifiant dans son travail ; **Ar re-he zo dister war o labour, 'h eent ket da raog kalz war ar labour, hezh zo ur rus-botes !** : Ils sont insignifiants dans leur travail, ils n'avançaient pas beaucoup dans leur travail, c'est un traîne-savates ! *(Plouïe)*
- **Douar-labour** : Terre labourable ; **An dra-he oa sterd d'ar c'heseg bale war an dou'r-labour** : C'était difficile pour les chevaux de marcher sur la terre labourable *(Berrien)*
- **Eur a labour** : Heure de travail ; **Ma vefe kontet an euriou a labour hag ar boan-benn zo bet 'h ober an dra-he** : Si on contait les heures de travail et le mal de tête que ce fut de faire ça ! *(Lannedern)*
- **Mond war ar labour** : Se mettre au travail ; **Ha oa deus taol 'ev(añ) ur bann'h-kafe 'benn mond war ar labour 'è !** : Et il était à table à boire un café avant de mettre aussi au travail ! *(Skrigneg)*
- **Ober ar labour ba'r mare** : Faire le travail dans les temps ; **Faot a ree din ober ar labour ba'r mare dalc'h-mad** : Il fallait toujours que je fasse mon travail dans les temps *(Plouïe)*
- **Kaoud e benn ba'r labour** : Avoir la tête au travail ; **Oh nann paotr, hezh so finnoc'h (e)vidoun ! Heñ neus ket e benn daoñ ba'r labour (a)naoñ 'e, heñzh so korn-er(e)n ba e rèr** : Oh non mon gars, il est plus malin que moi ! Il n'a pas la tête au travail non-plus, il a une corne liée à son cul *(Kleden)*
- **Ki-labour / Marc'h-labour** : Bourreau de travail *(Plouïe)*
- **Labour an tïegezh** : Travail de maison / Travail d'intérieur
- **Labour-gwreg** : Travail d'épouse ; **Me renke o(be)r ma labour-gwreg memes-tra !** : Je devais quand-même faire mon travail d'épouse *(Skrigneg)*
- **Labour-park** : Le travail des champs ; **Gwelloc'h blij ar labour park daoñ evid ar labour an tïegezh** : Il préfère le travail des champs que le travail d'intérieur *(Plouïe)*
- **Labour-sul, labour nul** : Travail du dimanche, travail nul ; **« labour-sul, labour nul » pugur oa bet difennet, houz(e)s a-walc'h, ga'r relijïon labourad d'ar sul** : « labour-sul, labour nul » puisque c'était défendu, tu sais bien, par la religion de travailler le dimanche *(Plouïe)*
- **Sklej-labour / Chlej-labour** : Retardataire dans son travail ; **Ur chlej-labour** : Un retardataire dans son travail *(Plouïe)* (cf. **sklejañ**)
- **Un devezh-labour** : Une journée de labeur ; **Devechou-labour ba'r feurm** : Des journées de labeur à la ferme *(Plouïe)* ; **Ma zad ha ma mamm gane da zañsal war-lerc'h an devechou-labour !** : Mon père et ma mère chantaient du kan-ha-diskan après les journées de labeur ! *(Lannedern)* ; **Un devezh-ar(a)d, un devezh-labour ma peus c'hoant, vise gwraet doc'h an dra-se** : On disait un demi-hectare, une journée de travail si tu veux *(Kleden)*

**LABOURAD / LABOURED** [la'bu:rəd-t] ['lɑ:bərɛd-t] : [***labourat*** 1499] vb. ; Travailler / Pousser (végétaux)

**En-om foeltret neus é labourad** : Il s'est défoncé au travail *(Plouïe)* ; **Ar re-all oa aet d'ar park labourad** : Les autres étaient partis travailler au champ *(Plonee)* ; **Med ar re-he vise labourad assames ganomp memes-tra** : Mais nous travaillions quand-même ensemble *(Plouïe)* ; **Labouret** ['lɑ:bərɛd-t] **meus kalz, med n'on ket skuizh (evi)d-afer-se** : J'ai beaucoup travaillé, mais pour autant je ne suis pas fatigué *(Kergrist)* ; **Ahe vije un neubeud kêriou ha' vise tud vise assames 'labourad** : Il y avait là quelques villages et les gens travaillaient ensemble *(Plouïe)* ; **Be é labourad ba'r parkeier** : Travailler dans les champs *(Plouïe)* ; **Me zo kontant da labourad bemde** : Moi je suis d'accord de travailler quotidiennement *(Sant-Hern)* ; **Goud(e) noa labouret matreh(e) eizh pe pemzete** : Après qu'elle eut travaillé peut-être une huitaine ou une quinzaine *(Sant-Wazheg)* ; **Labour ar vein** : Travailler la pierre *(Landelo)* ; **Douar aes da labourad** : De la terre facile à travailler *(Plouïe)* ; **Goude-se neuhe oan aet da Boullaouen d'ar pesked da labourad !** : Alors ensuite je suis allée à Poullaouen au Saumon* travailler ! (*usine de poisson) *(Berrien)* ; **'Vi(d) labour(a)d on deut amañ ha daw (v)o din labour(a)d** : Je suis venu ici pour travailler et il faudra que je travaille *(Kareis)* ; **Nann, sete nin zo bet chomet da usañ, usañ ! Labourad, labourad, labourad !** : Non, nous somme donc restés à s'user et s'user ! Travailler encore et encore ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ha n'eus kimed labour(ad) ha labour(ad), an dra-he zo drol, yè, 'lec'h gwech-all n(e) joñje ke(t) (a)n dud, vïe an dud ba'r parkeier (o) c'hwitellad, kanañ hag ent gê** : Et il n'y a plus que travailler et travailler, c'est étrange, oui, alors qu'autrefois les gens ne pensaient pas (autant), les gens étaient au champ sifflant, chantant et ils étaient gais *(Sant-Wazheg)* ; **Guichou na ket derc'het i gaseg da labour(a)d, me(d) na gwerzhet (a)nèi** : Guichou ne garda pas la jument pour travailler, mais il la vendit *(Kleden)* ; **Douarou ha' vise sterd labourad anê** : Des terres qui étaient difficilement arables *(Plouïe)* ; **Divalo da labourad** : Lent et maladroit au travail *(Poullaouen)* ;

**Med gast ! Med c'hwi labour'h ket gol-vad 'ha !** : Mais putain ! Mais tu ne travailles pas très bien ma foi ! *(Landelo)* ; **Adrame vise re yin an a(v)el vïe ket gouest an natur (ar yeot) da labourad tamm e-bed** : Parce que le vent était trop froid la nature (l'herbe) ne poussait pas du tout *(Plouïe)* ; **Labourad remp gante ha gwerzh hinïennou vije gwraet 'è** : On s'en servait pour travailler et on en vendait également certains *(Skrigneg)* ; **Ga labourad erro an nen** : On réussit par le travail *(Berrien)* ; **Hag e-se hezh oa seber ha labour ree-heñw** : Et donc il était gai et travaillait *(Sant-Hern)* ; **Labourad a ra ba'h un ti-skol** : Il travaille dans une école *(Plouïe)* ; **Papred zo tud ha' labour ha' skriv ha-toud ga o zorn klei, hègn zo pawglei !** : Il y a toujours des gens qui travaillent et écrivent et tout de la main gauche, ils sont gauchers ! *(Plouïe)* ; **Petrame n'é ket gouest da renkañ an traou na da lak anê ba'n etad vad (e)vid labourad** : Autrement il n'est pas capable d'arranger les choses ni de les mettre dans un bon état pour travailler *(Plouïe)* ; **Deus un dèn ha' n'é ket tued da labourad vé laret lar é un dèn-klei** : D'une personne qui n'est pas prédisposée au travail on dit qu'il est gauche *(Lokmarïa)* ; **Me renk labourad !** : Je dois travailler *(Skrigneg)* ; **Trizeg la oa bet bew goude, med na ket bet gall labourad goude** : Après il vécut treize ans mais, il ne put travailler *(Lokarn)* ; **Oh ya ! Med labourad a ree-heñw pé vïe-hemañ labourad…** : Oh oui ! Mais il travaillait lorsqu'il travaillait… *(Poullaouen)* ; **Ya, med ar merc'hed vije tapet müoc'h d'ar mar(e)-se da labourad 'vel ar baotred, müoc'h 'vid a vé gwraet bremañ !** : Oui, mais on faisait plus travailler les femmes comme les hommes, plus que ce qu'on fait de nos jours ! *(Pluskelleg)* ; **Mew bemde ! Ha me a ranke mond da labourad ! Da vagañ ma dri grouedur** : Saoul au quotidien ! Et moi je devais aller travailler ! Pour nourrir mes trois enfants *(Plonee)*

- **Ejen-labourad** : Bœuf d'attelage ; **Ga dow ejen-labourad** : Avec deux bœufs d'attelage *(An Uhelgoat)*
- **Lakad *ub.* da labourad** : Mettre *qqn.* au travail / Faire travailler *qqn.* ; **Oh, (e)vid lak an dud da labourad** : Oh, pour mettre les gens au travail *(Plouïe)* ; **Ne oan kemed deg la hag visen laket da labourad** : Je n'avais que dix ans et on me faisait travailler *(Berrien)*
- **Labourad a-beb-eil** : Travailler à tour de rôle *(Poullaouen)*
- **Labourad ba'n eil ti d'egile** : Travailler à la demande (d'une maison à l'autre) ; **Pé vise labouret ba'n eil ti d'egile** : Quand on travaillait à la demande *(Plouïe)*
- **Labourad da *ub.*** : Corriger *qqn.* (frapper) / Travailler *qqn.* ; **(E)ma ar vamm-gozh labourad daoñ gad he bod-beus** : La grand-mère le corrige munis de son rameau de buis *(Poullaouen)* ; **Ha Louï na labour(e)t dê ha tap(e)t-hè ar foerell** : Et Louis les avait travaillés, ils attrapèrent la diarrhée *(Kleden)*
- **Labourad war e gont** : Travailler à son compte ; **Me laboure war ma gont** : Je travaillais à mon compte *(An Uhelgoat)*
- **Lakad e joñj da labourad** : Faire travailler sa pensée ; **An dra-h(e) lakee o joñj da labour(a)d hag a da gompren(ed) pe-sort mod 'h o(be)r an traou** : Ça faisait travailler leur pensée et les faisait comprendre de quelle façon créer *(Plonee)*
- **Ober e labour mad** : Bien faire son travail ; **Ma'hat zo an dud da joñjal a rên ma labour mad** : Les gens doivent probablement penser que je faisais bien mon travail *(Kalaner)*
- **Poañgnañ da labourad** : Peiner à la tâche ; **Me meus choñj a boañgnen da labourad blam teuche aes dê da brenañ ar pezh a mijemp c'hoant da gaoud (iv)è !** : Je me rappelle que je peinais à la tâche afin qu'il leur soit facile d'acheter ce que nous voulions avoir aussi ! *(Skrigneg)*
- **Tap *ub.* da labourad** : Faire travailler *qqn.* ; **C'hoant da dap (a)naoñ da labourad a-walc'h !** : Il voulait le faire travailler ! *(Poullaouen)*

**LABOURER** [la'buːrər] : [***labourer*** 1499] n.m. (pl. **-ien** [labu'rɛrjən]) ; Travailleur **/ LABOURÉRES** [labu'reːrəz-s] : n.f. (pl. **-ed** [labure'reːzəd-t]) ; Travailleuse

**Oh nann, med pé vïe hemañ 'labourad heñw oa ur labourer hañ !** : Oh non, mais lorsqu'il travaillait c'était un travailleur hein ! *(Poullaouen)* ; **Me oa re labouréres ! Me meus ket c'hoarïet kartou** : J'étais trop travailleuse ! Je n'ai pas joué aux cartes *(Skrigneg)*

- **Gwal labourer** : Un sacré travailleur ; **Hezh zo un antirin, ur gwal labourer** : Il est courageux, un sacré travailleur *(Skrigneg)*
- **Labourer gross** : Travailleur imprécis / Mauvais travailleur ; **Hezh zo ur labourer gross** : Il travaille grossièrement *(Plouïe)*
- **Labourer laosk** : Qqn qui travaille sans se forcer ; **Hezh zo ur labourer laosk** : Il travaille sans se forcer *(Plouïe)*
- **Labourer mat** : Sacré travailleur ; **Oh ! Daw é doc'h dond en-tro da labourad, c'hwi zo ur labouréres vat !** : Oh ! Il faut que vous reveniez travailler, vous êtes une sacrée travailleuse ! *(Sant-Wazheg)*
- **Labourer prim** : Travailleur organisé ; **Me oa ur labourer prim** : J'étais un travailleur organisé *(Plouïe)*

**LABOURER-DOUAR** [la'buːrər'duwər] : [***labourer douar*** 1732] n.m. (pl. **labourerien-douar** [labu'rɛrjən'duwər]) ; Agriculteur / Cultivateur

**Me zo bet 'pad ma buhe-toud labourer-douar** : J'ai été agriculteur pendant toute ma vie *(Plonee)* ; **Set(u) ar labourerien-douar nagn ket boued kin da roiñ d'ar loned** : Les agriculteurs n'avaient donc plus de nourriture à donner aux bêtes *(Plouïe)* ; **Me ree toud ar goulennou deuh ar retred amañ ba Kolloreg deus toud ar labourerien-douar, ya** : Je faisais toutes les demandes de retraite ici à Collorec de tous les agriculteurs, oui *(Kolloreg)* ; **Ar labourerien-douar brenint ket ar sort-se, ar re-he brenint keme ar re vije dresset dija** : Les agriculteurs n'en achetaient pas de ce genre-là, ils n'achetaient que ceux qui étaient déjà dressés *(Skrigneg)* ; **An heñi nôa prenet 'nèi oa ket ur labourer-douar 'nèoñ ! Oa-heñw 'tond deus Paris ahe gis-s(e) ha nôa prenet ar ferm** : Celui qui avait l'avait achetée n'était pas un agriculteur ! Il venait de Paris là comme, il avait acheté la ferme *(Sant-Wazheg)*

**LABOURUS** [la'buːr(y)z-s] : [***labourus*** 1774] ad. ; Exigent en travail

**An dra-he oa ur vicher labour's !** : C'était un métier exigent en travail ! *(Brennilis)* ; **Sete oa re labourus, vije daw ober ga'n dorn !** : C'était donc trop exigent en travail, il fallait faire à la main *(Ar Fouillez)*

**LACHAÑ** ['laʃ(ə)] : vb. ; Lâcher (cf. **LOSKEN**)

**An dra-he oa ur fleurenn, kajimant-sur, deus ar weenn-bin ha' zigore da lach hi greun** : C'était une fleure, très certainement, du pin qui s'ouvrait pour lâcher ses graines *(Skrigneg)* ; **Ma lach ur bramm-yèc'h ah(e) giss(e) : Pemp gwenneg distag(et) deus rèr 'r medissin** : S'il lâche un pet vigoureux là comme ça : Cinq sous décochés du cul du médecin *(Plonee)* ; **Ya, prajeier ya, me(me)s-mod é, vije lachet an dour 'e ha vije stanket neuhe ha goude vije distanket d'ond war lodenn pep-heñi** : Oui, les prés oui, c'est pareil, on lâchait également l'eau et alors on obstruait et après on désobstruait pour que ça aille sur la parcelle de chacun *(Berrien)* ; **Un' bennag na lar(e)t daoñ vije gwerzhet grilhed ha oa aet da breniñ ! Ha na ka(v)et re vraw 'nê klêd 'nê 'kano ba'r ouest ha na lachet 'nê ba i jerdrin !** : Quelqu'un lui avait dit qu'on vendait des grillons et il était allé en acheter ! Il avait trouvé trop beaux de les entendra chanter dans la boîte, ainsi il les lâcha dans son jardin ! *(Skrigneg)*

- **Lachañ deus prisonier** : Relâcher de prison ; **Ma zad oa deut klañw d'ar yêr deus an *Allemagne*, dre an oad vijent lachet deus prisonier kentoc'h** : Mon père était revenu malade à la maison d'Allemagne, selon l'âge on les relâchait de prison plus tôt *(Skrigneg)*

**LACHEFRE** [la'ʃefre] : [***lichefre*** 1732 ; ***lachéfré*** 1909] n.m. (pl. **-ou** [laʃe'fre.u]) ; Plat de cuisson au four

**Un tamm lip-a-baw hag al lachefre war an daol vraw** : Quelques gourmandises et le plat de cuisson sur la belle table *(Ar Fouillez)*

**LÀER** [lɛːr] ['lɑːɛr] : [vx. br. ***latdr*** ; ***lazr*** 1477 ; ***laezr*** 1633] n.m. (pl. **-ien** ['lɛrjən] **-on** ['lɛ̀ːrən] ['læːrɔ̃n]) ; Voleur

**An otrou-mañ é bet ar làer** [lɛːr] **en e goat** : Le voleur est allé dans le bois de ce monsieur *(An Uhelgoat)* ; **Daw din mond da wel petra (e)ma Yann 'h ober din pegur ya toud an traou ga'r làer** [lɛːr] : Il faut que j'aille voir ce que me fait Yann puisque tout est dérobé par le voleur *(Plonee)* ; **Hemañ zo ur làer** ['lɑːɛr] **!** : C'est un voleur ! *(Lannedern)* ; **Aet zo gwrïou-raden ha soliou-dres ga'r làer** [lɛːr] : Le voleur a dérobé des racines de fougères et des racines de ronces *(An Uhelgoat)* ; **An heñi a zelc'h ar sac'h zo ken làer** [lɛːr] **(e)vel an heñi zo o lakad barzh** : Celui qui garde le sac est tout autant voleur que ne l'est celui qui le remplit *(Plouïe)* ; **Aet ar marc'h ga'r làer** [lɛːr] **!** : Le voleur a pris le cheval ! *(Plonee)* ; **Sete a ziminüe ar laezh ! Sete vïe laret la 'h ee ar laezh ga'r làer !** : Donc le lait diminuait ! On disait donc que le voleur emportait le lait ! *(Plouïe)* ; **Se zo kaos an dra-he zo emm da ziw(a)ll lar ey mein ar chapel ga ar làer** : C'est pourquoi on doit faire faire attention à ça, que le voleur ne prenne pas les pierres de la chapelle *(Skrigneg)* ; **Ar re-he vije 'h o(be)r ar làerien ba kavernou, hed ar mor** : Ils faisaient les voleurs dans des cavernes, le long de la mer *(An Uhelgoat)* ; **(E)vel ur làer, ar sparfell moan é hedal** : Comme un voleur, le mince épervier guettant *(Poullaouen)*

- **Aet é an amann ga'r làer** : Le voleur a dérobé le beurre (c-à-d. qu'il y avait moins de beurre que prévu) ; **Hag petram ma vis(e) ket kement amann 'vel oagn choñj kaoud, a-wechou vïe mïoc'h a laezh 'è ba'r c'hoèien ha neu'n vis(e) laret : « Ahe é aet an amann ga'r làer »** : Et sinon s'il n'y avait pas autant de beurre qu'ils pensaient avoir, la crème contenait parfois plus de lait, on disait alors : « Là le voleur a dérobé le beurre » *(Kergloff)*
- **Bet é bet ar làer 'hoer(o) ar saout** : Le voleur est allé traire les vaches (c-à-d. que les vaches n'avaient pas beaucoup de lait) ; **Ma vis(e) ket kalz laezh ga'r saout vise laret : « Bet é bet ar làer 'hoer(o) ar saout »** : Si les vaches n'avaient pas beaucoup de lait, on disait : « Le voleur est allé traire les vaches » *(Kergloff)*

**LÀERES** ['lèr(ə)z-s] : [***laërès*** 1732] n.f. ; Colique

**Gwech-all oa ket kaos kañsèriou na traou, hizh so marw ga'r boan-gov vras, ga'r làeres** : Autrefois on ne parlait pas de cancers ni de choses comme ça, il est mort d'une grande douleur au ventre, de la colique *(Skrigneg)* ; **Bet é bet amañ 'hi-mañ ar loned lar vije ar làeres gate** : Il y eut ici-même des bêtes qui ont eu la colique *(Plouïe)*

**LÀEREZH** ['lɛːrəz-s] : [***lazrez*** 1499 ; ***laerés*** 1659] vb. ; Voler / Dérober

**Ha lod làerè o re d'ar re-gozh !** : Et certains volaient le leur aux vieux ! *(Karais)* ; **Ar mo(d)-se n'eent ket da làerezh a'ha !** : Ainsi ma foi ils n'allaient pas voler ! *(Skrigneg)* ; **Ha lod vije 'h essañ làerezh un tamm diñ** : Et certains essayaient un peu de me voler *(Karnod)* ; **Me zo 'hond da lar daoñ dond da làerezh ar gwign bremañ, da wel hag-eñw teuy** : Je vais maintenant lui demander de venir voler la brioche, pour voir s'il viendra *(Plonee)* ; **Ro (a)nèi d'an heñi peus làeret, an heñi peus làeret (a)nèi zo war'naoñ !** : Donne-la à celui à qui tu l'as volée, elle appartient à celui à qui tu l'as volée ! *(Sant-Wazheg)* ; **Med heñw làer toud** : Mais il vole tout *(Plonee)* ; **Ha heñw làerezh an andouilhenn ba'r prospital** : Et lui de voler l'andouille dans le presbytère *(Sant-Wazheg)* ; **Yann làer toud ar c'heuneud !** : Yann vole tous les branchages ! *(Plonee)* ; **Ya, me(d) ped kwech é bet ar c'hloier (o) làer(e)zh gwin ba kaw ar person ?** : Oui, mais combien de fois le bedeau est allé voler du vin dans la cave du recteur ? *(Kleden)* ; **Ha lod a teue deuh an noñs da làerezh an dour d'ond war i brad, sell goude vije béc'h !** : Et certains venaient la nuit voler l'eau pour qu'elle aille sur son pré, donc après il y avait du conflit ! *(Skrigneg)* ; **Me meus làeret un andouilhenn zo war an otro-person ha gredon ket deb (a)nèi (aha)non !** : J'ai volé une andouille qui appartient à monsieur le recteur ! Et je n'ose pas la manger ! *(Sant-Wazheg)* ; **Peus kime làerezh kerc'h da roiñ din-me, roiñ boued mad din ha matrehe gallefeh mond-kuit** : Tu n'as qu'à voler de l'avoine pour m'en donner, me donner de la bonne nourriture et peut-être que tu pourras partir *(Plonee)* ; **Un neubeud re-yowank na làer(e)t dow vell fri-lous da Louïs** : Quelques jeunes avaient volé deux gros dindons à Louis *(Kleden)* ; **Làeret arc'hant ba'r c'hess, sete oa aet serten da rambours goud(e)-se** : De l'argent volé dans la caisse, il était donc certain de rembourser ensuite *(Plonee)* ; **Aet e zeñved da làerezh prad ar serpan bras** : Ses moutons partirent

voler dans le champ du grand serpent *(Landelo)* ; **Ha go(ude)-se ba-pla(ss) mond da gerc'h(ed) ar saout, pugur vïent 'làer(e)zh, nin vïe 'n-im gannañ !** : Et ensuite à la place d'aller chercher les vaches, puisqu'elles étaient en train de voler (manger dans un autre champ), nous nous battions ! *(Plonee)* ; **Hañ beñ weles ket ! Neuhe rees torfed e-bed goude làeres an dud, pugur Sant-Nikolas neus kelennet ahan(ou)t !** : Han tu ne vois pas ! Alors tu ne commets aucun méfait en volant les gens, puisque c'est Saint-Nicolas qui t'as conseillé ! *(Skrigneg)* ; **Fidamdoue ! 'Benn ar wich-all, ma teus da làerezh aha(n)on c'hoazh, eh beñ n'o kemed ar marw evitout kara !** : Non de Dieu ! La prochaine fois, si tu reviens me voler, eh ben il n'y aura que le mort pour toi, n'est-ce pas ! *(Skrigneg)* ; **Me renke làerezh ma bar(a) ! Pugur me ouïe làerezh un tamm bar(a), troc'h un tamm bar(a) ga'r goutell, tap an dorzh war ar planken** : Je devais voler mon pain ! Puisque j'avais l'habitude de voler un bout de pain, de couper un bout de pain au couteau, prendre la miche de la planche *(Plonee)* ; **Ah eo ! Ar saout 'h ee da làerezh ha neuhe oa ket paotr-saout na traou gis-se ha vïe ar vugale vije kasset da ziwoul ar saout, pé vïe ket skol** : Ah si ! Les vaches allaient voler, il n'y avait alors pas de fil électrique ni de choses comme ça, c'étaient les enfants qu'on envoyait garder les vaches, lorsqu'il n'y avait pas école *(Berrien)*

- **En-om làerezh** : Faire le mur / Se dérober ; **Me(d) me 'n-om làere d'ond hag a ouïent ket ! Du-mañ oa, ba-lem oan-m(e) à chom, oa un noñr dreñw 'n ti, an tu-raog oa uhel, me(d) an tu-dreñw oa ijel** : Mais moi je faisais le mur pour aller et elles ne le savaient pas ! Il y avait chez moi, là où j'habitais, il y avait une porte à l'arrière de la maison, l'avant était haut, mais l'arrière était bas *(Skrigneg)*

**LÀEROÑSI** [lɛ'rɔ̃si] : [***lazroncy*** 1499] n.f. (pl. **làeroñsïou** [lɛrɔ̃'siju]) ; Larcin

**O(be)r laeroñsïou** : Faire des larcins *(Poullaouen)*

**LAEZH** [lɛ:z-s] : [***laed*** 1050 ; ***laez*** 1499] n.m. ; (du) Lait

✗ *m. comp.* : ***beuc'h-laezh, choc'h-laezh, boued-laezh***

**Gwazhïenn ar laezh** : La veine du lait *(Laz)* ; **Lak ar laezh ba'h ar voutailh ha bouchonet mat, sterd** : Mettre le lait dans la bouteille et bien bouchonnée, fermement *(Skrigneg)* ; **Da zespun laezh ? Neu'n vis(e) jerret in bidoniou** : Pour collecter du lait ? On le ramassait alors en bidons *(Karnod)* ; **Beñ pasket vije dê pé oa ket laezh kin ba bruched ar vamm** : Ben on leur prémâchait la nourriture lorsque la mère n'avait plus de lait *(Skrigneg)* ; **Éñwon zo war ar laezh** : Il y a de l'écume sur le lait *(Plouïe)* ; **Ma vé ket kalz gate, teu ket laezh maes d'ar vronn sur ! Nann** : Si elles n'en ont pas beaucoup, c'est sûr que le lait ne sort pas de la mamelle ! Non *(Sant-Wazheg)* ; **Ma vis(e) ket kalz laezh ga'r saout vise laret : « Bet é bet ar làer 'hoer(o) ar saout »** : Si les vaches n'avaient pas beaucoup de lait, on disait : « Le voleur est allé traire les vaches » *(Kergloff)* ; **Ur banne-laezh d'ober ho soubenn 'benn im-berr** : Un peu de lait pour faire votre soupe ce soir *(Skrigneg)* ; **Ha vijent friket ha goud(e), beñ d'ar moc'h vije laket, vije laket patates friket ba'r sailh ha vije laket brenn ha laezh pa vije dïennet ar laezh, ar re-he zebe an dra-he** : Et elles étaient écrasées et après, ben on les mettait aux cochons, on mettait les patates écrasées dans le seau, on mettait du son et du lait lorsqu'il était écrémé, ils mangeaient ça *(Berrien)* ; **Ha be zo re-all 'e ha' zo mïoc'h stummet 'vi(d) ar laezh** : Et il y en a d'autres également qui sont plus taillées pour faire du lait (vaches) *(Plouïe)* ; **Re a laezh zo** : Il y a trop de lait *(Plouïe)* ; **Meus klêt lared lar ba Berrien n'eus ket laezh kén** : J'ai entendu dire qu'il n'y a plus (on ne fait plus) de lait à Berrien *(Berrien)* ; **Mi lak ar laezh ba ur gastolodenn** : Je mets le lait dans la casserole *(Poullaouen)* ; **An heñi nïe ar vronn diveo, enni vïe neubeutoc'h a laezh ha renke delc'hen (a)nèi** : Celui qui avait la dernière mamelle, dans celle-ci il y avait moins de lait et il devait la tenir *(An Uhelgoat)* ; **Saotreet é ar laezh, un taol-troad ga'r veuc'h** : Le lait est renversé par un coup de pied de la vache *(Plouïe)* ; **Evañ laezh rañw ket** : Je ne bois pas de lait *(Berrien)* ; **Dihan da laka(d) laezh ba e gafe ha da zibiñ amann, nintra gwraet deus laezh** : Arrêter de mettre du lait dans son café et de manger du beurre, rien de ce qui est fabriqué à partir de lait *(Skrigneg)* ; **Ar laezh vise ràet d'ar loueou** : On donnait le lait aux veaux *(Ponvel)* ; **A-raog vise daw (iv)e tap ar c'hoèien ga'r gloger ha vise lesket ar laezh d(a) reposiñ un devezh** : Avant on devait prendre la crème à la louche et on laissait le lait reposer une journée *(Ponvel)* ; **Ya, vise digoèi(e)net ar laezh ar mod-se ya** : Oui, on écrémait le lait comme ça oui *(Ponvel)* ; **Dïenn zo war ar laezh** : Il y a de la crème sur le lait *(Plouïe)* ; **Ar veuc'h zo bet laezh gati** : La vache a eu du lait *(Lannedern)* ; **Ha vis(e) lakeet ur gont-kig, ur gont-gwinizh, ur gont-laezh pe amann, (e)vi(d) 'h o(be)r pris ar ferm** : Et on mettait un compte de viande, de blé, de lait et de beurre, pour faire le prix de la ferme *(Sant-Wazheg)* ; **Dern zivorc'ha ha dern-all a vé ket laezh gante kin** : Certaines avortent et d'autres n'ont plus de lait *(Kallag)* ; **Sete a ziminüe ar laezh ! Sete vïe laret la 'h ee ar laezh ga'r làer !** : Donc le lait diminuait ! On disait donc que le voleur emportait le lait ! *(Plouïe)* ; **Daon ! Ar laezh vije pêet deuh ar *matière grasse* vis(e) barzh ha neu'n deuh ar c'halite !** : Dam ! On payait le lait selon la matière grasse qu'il contenait et alors selon la qualité ! *(Karnod)* ; **Ya, (a)n heñi vïe ar mïañ laezh gati alïes (e)vid kaoud dei mïoc'h boued gati 'e** : Oui, souvent celle qui avait le plus de lait pour qu'elle ait également plus de nourriture *(Sant-Wazheg)* ; **Streiet é ar laezh** : Le lait est renversé *(Speied)* ; **Ah ya ! Ar re vij(e) ar mïañ laezh gate** : Ah oui ! Celles qui avaient le plus de lait *(Berrien)* ; **Ni oa 'tibiñ patates ha laezh, aseet en-dro d'ar chidour(e)n, be oa ma zad, ma mamm ha neuhe ma c'hoar oa 'è, me ha n'ounn ket piw oa c'hoazh...** : Nous mangions des patates au lait, assis autour du chaudron, il y avait mon père, ma mère et alors également ma sœur, moi et je ne sais qui encore... *(Skrigneg)* ; **Lod nise un armel da bosañ o laezh** : Certains avaient une armoire pour déposer leur lait *(Poullaouen)* ; **Ekrem(et) vij(e) ar laezh, ar laezh bihen vij(e) ka(v)et da reiñ d'ar loueou ha da reiñ d'ar moc'h** : Le lait était écrémé, on trouvait le petit lait pour donner aux veaux et aux cochons *(Lokarn)* ; **Ha me, pa 'h een da ziskiñ gwrïad, a'h ee laezh ganiñ hag un tamm amann, ah(e) vije kontant !** : Et moi, lorsque j'allais apprendre à coudre, j'apportais du lait et un peu de beurre, là elle était contente ! *(Skrigneg)*

- **Bak-laezh** : Bac à lait ; **Un' vis(e) 'ho(r)tos 'hann vij(e) riñs(et) ar bak d'ar sul, ar bak-laezh, blam da lakad dour tomm barzh d'ar vugal(e) da zond da dap o *bain*** : Il y en a un qui attendait jusqu'à ce que le bac soit vidé le dimanche, le bac à lait, afin d'y mettre de l'eau chaude pour que les enfants viennent prendre leur bain *(Karnod)*
- **Birviñ (e)vel ar laezh** : Être soupe au lait ; **Hezh a verv (e)vel ar laezh** : Il est soupe au lait *(Plouïe)*

- **Bleud-laezh** : Poudre de lait *(Poullaouen)*
- **Cherrer-laezh** ['ʃɛrər,lɛ:z] ['ʒɛrər,lɛ:z] : Collecteur laitier ; **Me oa jerrer-laezh** : J'étais collecteur laitier *(Karnod)*
- **Dant-laezh** : Dent de lait ; **Kollet é hi dent-laezh ganti ha bremañ (e)ma an dent mad à tond war-lerc'h** : Elle a perdu ses dents de lait et maintenant les bonnes dents sont en train de venir à la suite *(Skrigneg)*
- **Dour-laezh** [du.r'lɛ:z-s] [***dour-leaz*** 1870] : (du) Lait mouillé (lait mêlé d'eau) ; **Ha da 'n a(b)ard'hê-nos neuhe, ar goloñn vé prepar(et) raog heñ ! Netoiet-mad ha vé stri(n)ket ur bann(e) dour-laezh ga suk(r) barzh, c'hwi eve ur bann(e) : Psssit ha psssit ! Tro-war-dro !** : Et alors le soir, on prépare la ruche avant hein ! Bien nettoyée et on seringuait un peu de lait mouillé contenant du sucre, vous buviez un coup : Psssit et psssit ! Tout autour *(Laz)*
- **Laezh dïenn hag-all toud** : Lait entier ; **Ah ya pe berv 'nê vïe gwraet hañ ! Berv ar laezh, pass laezh dïenn hag-all toud, nann, laezh-dïennet hañ !** : Ah oui ou-bien on les bouillait hein ! Bouillir le lait, pas du lait entier, non, du lait écrémé hein ! *(Kolloreg)*
- **Laezh douss** : (du) Lait doux ; **Laezh douss da zoussañ ha da zizoussañ** : Du lait doux pour être doux et définitivement doux *(An Uhelgoat)*
- **Laezh dru** : Lait gras ; **Hag ar laezh vïe dru(o)c'h** ['dry:h] **deus an nev-amzer 'vid vis(e) bet deus ar gooñ, sete benn-neuhe an amann vé aessoc'h d'ober 'e** : Et le lait était plus gras au printemps qu'il ne l'aurait été en hiver, donc pour-lors le beurre est plus facile à faire également *(Plonee)*
- **Laezh-gaol** : (du) Sperme (lait d'entrejambe) ; **Laezh-gaol da haolañ ha da zihaoli(a)ta** : Du lait d'entrejambe pour enjamber et finir d'enjamber *(An Uhelgoat)*
- **Laezh-goell** : (du) Lait fermenté ; **Laezh-goell da oellañ ha da zïoellañ** : Du lait fermenté pour fermenter et finir de fermenter *(An Uhelgoat)*
- **Laezh kowled** : (du) Lait caillé ; **Muoc'h, gav din, nise derc'het un tamm youd-siled ba ho kov 'vid nise derc'het ur bolennad-laezh kowled, da ma joñj din-me** : La bouillie d'avoine aurait, je crois, plus tenu au corps que ne l'aurait fait une bolée de lait caillé, à mon avis *(Ponvel)*
- **Laezh passeet** : anc. Lait écrémé ; **« Laezh passeet » vije gwraet deuh ar laezh ekremet gwich-all, pa vije tenn(et) ar c'hoaien kuit** : On appelait autrefois le lait écrémé « du lait passé », lorsqu'on enlevait la crème *(Skrigneg)*
- **Laezh pifet** : Lait tourné ; **Pifet é da laezh** : Ton lait est tourné *(Poullaouen)*
- **Laezh pouloutet** : Lait grumelé ; **Laezh pouloutet, barzh youd pouloutet ya ! Pouloutennou barzh, med deus pet(r)a tàe se ? Ouïon ket…** : Du lait grumelé, dans de la bouillie grumelée oui ! Des grumeaux à l'intérieur, mais de quoi ça venait ? Je ne sais pas… *(Ponvel)*
- **Laezh-ribot** : Babeurre (lait-ribot) ; **Laezh-ribot da ribotañ ha da ziribotañ** : Du babeurre à baratter et à finir de baratter *(An Uhelgoat)* ; **Ha ribotad laezh vije gwraet 'è blam da gaoud laezh-ribout da zibiñ ga'r c'hrampouzh** : Et on barattait aussi le lait pour obtenir du lait baratté pour accompagner les crêpes *(Skrigneg)* ; **A lakes 'naoñ ba ar ribout hag a drôes ar ribout hag a goude ar laezh vije laezh-ribout neuhe pa dapes an amann maes ar ribout, an amann a 'n-om ramasse, mé-keres, 'n ur blokad** : Tu le mettais dans la baratte, tu tournais la baratte et après le lait était alors du babeurre lorsque tu enlevais le beurre de la baratte, le beurre se ramassait, si tu veux, en un bloc *(Skrigneg)*
- **(Ober / Roiñ) laezh** : Produire du lait ; **Emm un' a zo vid roiñ laezh** : On a besoin d'un pour produire du lait *(Berrien)* ; **Dre amañ n'eus den e-bed reiñ laezh kén** : Par ici plus personne ne donne de lait *(Berrien)* ; **Pe mank a rê ur lon pegur oa kig petrame vïe gwraet evid ober laezh** : Ou-bien il voulait un animal pour sa viande ou alors c'était pour faire du lait *(Plouïe)* ; **Laezh vije ket gwraet (e)vel vé gwraet bremañ** : On ne faisait pas le lait comme on le fait maintenant *(Skrigneg)* ; **Dourennet, ya, ya ! Laezh ribout, 'houzoh walc'h, 'h a an dour glas war'naoñ ha vé laket d'ar moc'h** : Liquéfié, oui, oui ! Du lait ribot, vous savez bien, de l'eau verte apparaît à sa surface et on le donne aux cochons *(Skrigneg)* ; **Oh ! Te heus debet yod-siled gad laezh-ribot** : Oh ! Tu as mangé de la bouillie d'avoine avec du lait-ribot *(Skrigneg)*
- **Paotr-ar-laezh** : Collecteur laitier ; **Diwall é e(rr)o paotr-ar-laezh !** : Attention le collecteur laitier arrive ! *(Karnod)*
- **Pod-laezh** : Pot de lait ; **Me ouïe walc'h pe-sort mod ree ! Just ha vije hadlaket ar c'hoaien ba'r pod-laezh** : Je savais bien comment elle faisait ! Juste et elle remettait la crème dans le pot de lait *(Karnod)* ; **Me meus bet gwraet ga'r pod-laezh ! Hag a oa lak(et) ur golo war'naoñ hag a ur vazh barzh, ur vazh 'vi(d) ar ribout ! Hag a ree amann meh-mod hañ !** : J'ai eu fait avec le pot de lait ! On mettait le couvercle dessus et un bâton à l'intérieur, un bâton pour la baratte ! Et ça faisait du beurre de la même manière hein ! *(Skrigneg)*
- **Soubenn-laezh** : Soupe au lait ; **Bon, da zibiñ lein (a-)wichou vïe soubenn-laezh, youd-arsiled** : Bon, à dîner nous avions parfois de la soupe au lait, de la bouillie d'avoine *(Lokmarïa)* ; **Beo ! Soubenn-laezh vise gwraet bemd(e) ! Ha soubenn-rouset** : Si ! On faisait de la soupe au lait tous les jours ! Et de la soupe à l'ognon *(Poullaouen)* ; **Gwraet vis(e) 'e soubenn-laezh** : On faisait aussi la soupe au lait *(Kolloreg)* ; **Hag a vis(e) gwraet 'e soubenn-gig deus an nos, pe soubenn-laezh, pe soubenn rouset hag bar(a) war-lerc'h, oa keme an dra-he !** : Et on faisait aussi du pot-au-feu la nuit, ou de la soupe au lait, ou de la soupe à l'ognon avec du pain, il n'y avait que ça ! *(Kergloff)* ; **Eh beñ soubenn-laezh neuhe, ma jome (a)val-(d)ouar deus kreis-te 'e, eh beñ vïe gwraet deus an noñs neuhe, lakeet an aval-(d)ouar neuhe ba soubenn ar laezh. Beñ vïe ket fall ! Pugur vïe lakeet un tamm (a)mann, petram un tamm kig ba'r goketenn ga an aval-(d)ouar !** : Eh ben alors la soupe de lait, s'il restait des pommes de terre de midi, eh ben on faisait alors le soir, on mettait alors les pommes de terre dans la soupe de lait. Ben ce n'était pas mauvais ! Puisqu'on mettait un peu de beurre, sinon un peu de viande dans la cocotte accompagnée des patates *(Kolloreg)* ; **Soubenn-laezh vije gwraet ha sall(et) ar laezh ! Ha c'hoazh vije laket un tamm amann da rousañ ha goude pa vije rouset an tamm amann, neuhe vije lak(et) ar laezh e-barzh hag a vije drailhet bar(a) in tammou bihen war ar soupierenn ahe his-se ha' vije trempet ga laezh** : On faisait la soupe au lait et on salait le lait ! Et de plus on faisait roussir un peu de beurre et

après lorsque le beurre était roussi, on y incorporait alors le lait et on émiettait le pain sur la soupière là comme ça qu'on trempait avec du lait *(Skrigneg)*

**LAGAD** ['lɑːgad-t] : [vx. br. ***lagat***] n.m. (pl. **-ou** [la'gɑːdu]) ; Œil **/ DOWLAGAD** [dɔw'lɑːgəd-t] (pl. **-ou** [dɔwla'gɑːdu]) : (deux) Yeux / (**un -**) (un) Regard

**Aet so ur vubüenn ba ma lagad !** : Un moucheron est allé dans mon œil ! *(Skrigneg)* ; **Ne vê gwelet war e varw hir, ne vije gwelet (ne)med e zowlagad é lufrañ !** : On ne voyait de sa longue barbe, on ne voyait que ses yeux luire ! *(An Uhelgoat)* ; **Dowlagadou zo sellet dac'h ar plac'h** : Il y a des (paires d') yeux qui regardent la fille *(Lannedern)* ; **E lagad, e zowlagad vije war an hini a vije krog barzh ar gordenn** : Son œil, ses yeux étaient sur celui qui tenait la corde *(An Uhelgoat)* ; **Disklafet e zowlagad gwenn** : Ses yeux blancs écarquillés *(Poullaouen)* ; **Disklasset e zowlagad** : Les yeux écarquillés *(Plouïe)* ; **Luc'hañ ree e zowlagad war'nê !** : Ses yeux reluisaient en les regardant ! *(An Uhelgoat)* ; **Dowlagad diboupet** : Yeux exorbités *(Poullaouen)* ; **Diboupet e zowlagad** : Aux yeux écarquillés *(Poullaouen)* ; **Ah deuh an nos a-wechou ma dowlagad mes** [mɛz-s] **poan, ba ma dowlagad mev** [mɛv-f] **poan** : Ah, parfois le soir j'ai mal aux yeux, j'ai mal aux yeux *(Laz)* ; **Balvennou-dowlagad livet** : Des cils colorés *(Poullaouen)* ; **Lagadou zo war ar soubenn** : Il y a des yeux dans la soupe *(Lannedern)* ; **Kemer merc'h-vihen, me rà doc'h ! Kemer ha leuniet ho towlagad hag ho kalon** : Prends mon enfant, je te l'offre ! Prends et remplis tes yeux et ton cœur *(Sant-Wazheg)* ; **Dowlagad dèoñ gis plazeier, streufed ya, dowlagad toud** : Il a des yeux comme des plats, exorbités oui, des yeux de hibou *(Laz)* ; **Re divêd oan ha dre an toull deuh ar loked (iv)e ma laket ma lagad, me lar dec'h ma gwelet ur sakre cheu !** : J'étais trop tard et aussi par le trou du loquet j'avais mis mon œil, je vous le dis j'avais vu une sacrée affaire ! *(An Uhelgoat)* ; **Me ga ma dowlagad strafuilhet dardet war an heñi marw** : Moi de mes yeux troublés dardés sur le mort *(An Uhelgoat)* ; **Ar vestres oa yowank c'hoazh ha dowlagad lemm oa gati** : La maîtresse était encore jeune et avait les yeux vifs *(Lopereg)* ; **Kern bras-all oa deut e zowlagad dèoñ** : Ses yeux étaient devenus tellement grands *(Laz)* ; **He dowlagad frank ha sklêr 'vel diw steredenn** : Ses yeux larges et clairs comme deux étoiles *(An Uhelgoat)* ; **Ur skleurenn zo deut war ma dowlagad** : Mes yeux sont affectés d'une cataracte *(Poullaouen)* ; **Deut é bras i dowlagad ! Disklasset** : Ses yeux sont devenus grands ! Écarquillés *(Kolloreg)* ; **Disklass(et) i dowlagad ya, hem(añ) neus un dowlag(ad) vras disklass(et)** : Ses yeux écarquillés oui, il a de grands yeux écarquillés *(Kolloreg)* ; **Deut oa mé dowlagad din gis plazeier, ken bras-all oa deut e zowlagad dèoñ, kern bras 'vid ur plad, dam na gwel(et) ur feisantenn** : Mes yeux étaient devenus comme des plats, ses yeux étaient devenus si grands, aussi grand qu'un plat, parce qu'il avait vu une faisane *(Laz)*

- **A-daol lagad** : À vue d'œil ; **A-daol lagad a welan** : Je vois à vue d'œil *(Duod)*
- **Ar boued zo dowlagadou** : La nourriture est graisseuse (bouillon, graisse sur le dessus) *(Lannedern)*
- **Be sklêr e zowlagad** : Voir clair ; **Sell ! Te zo yowank ha sklêr da zowlagad, 'h añw da lesk ahan't da glask** : Regarde ! Tu es jeune et tu vois clair, je vais te laisser chercher *(Skrigneg)*
- **Brassoc'h e zowlagad 'vid e gov** : Les yeux plus gros que le ventre *(Laz)*
- **Dond dour war e zowlagad** : Les larmes qui montent aux yeux ; **Dour teue war e zowlagad** : Les larmes lui montaient aux yeux *(Lokered)*
- **Fall lagad** : Mauvais bougre ; **N'é ket ur fall lagad** : Ce n'est pas un mauvais bougre *(Poullaouen)*
- **Parañ e zowlagad** : Fixer son regard ; **Ha neuhe na paret e zowlagad war'naoñ** : Il fixa alors son regard sur lui *(An Uhelgoat)*
- **Plegañ e zowlagad** : Baisser les yeux ; **Pa'h ee dowlagad sellou hezh war'naoñ ranke plegañ e zowlagad !** : Lorsque son regard allait dans sa direction il devait baisser les yeux ! *(An Uhelgoat)*
- **Roiñ un taol-lagad** [tɔl'lɑːgəd-t] **da** : Jeter un coup d'œil dans la direction de ; **Ma dad-kàer na rôet un taol-lagad din** [tɔl'lɑːgətin]**, « gortos ! Me 'h ay war e lerc'h »** : Mon beau-père à jeté un coup d'œil dans ma direction, « attends ! Je vais le suivre ! » *(Berrien)*
- **Taol e lagad war *ub.*** : Jeter son dévolu sur *qqn.* ; **'Benn-neuhe me ma taolet ma lagad war hemañ !** : Pour-lors moi j'avais jeté mon dévolu sur lui ! *(Skrigneg)*
- **Taol-lagad** : Coup d'œil (avoir le –) ; **Eh ! Daon 'ha ! An taol-lagad !** : Eh ! Bien ma foi ! Le coup d'œil ! *(Skrigneg)*
- **Un dowlagad (langati / pitouèr / jigovi)** : Un regard vicieux
- **Ur lagad** : Un étrier de charrue *(An Uhelgoat)*

**LAGENN** ['lɑːgən] : [***laguenn*** 1499] n.f. ; (de la) Bourbe

**Ah ya, me(d) hanter-brein oa-yoñw ! Ha eint deu(t) a-benn da jéñchañ 'nèoñ deus ar lagenn !** : Ah oui ! Mais il était à moitié pourri ! Et ils ont réussi à l'extraire de la bourbe ! *(Pleiben)*

**LAGOUD** ['lɑːgud-t] : [***lagout*** 1905] n.m. ; Gnôle

**Ur bann'h lagoud oa mad da gaoud 'e** : C'était bon d'avoir aussi un coup de gnôle *(An Uhelgoat)*

**LAH** [lɑːh] [lax-h] : [***laz*** 1821] n.m. (pl. **-ou** ['lahu]) ; Meurtre

**Ar lah-tud zo bet ba Gwengamp** : L'homicide a eu lieu à Guingamp *(Poullaouen)*

**LAHADEG** [la'hɑːdəg-k] : [***lac'hadek*** 1880] n.f. ; Tuerie

**Ur lahadeg vras oa** : C'était une grande tuerie *(Berrien)*

**LAHADENN** [la'hɑːdən] : [***lazadenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [laha'dɛnu]) ; Meurtre

**Ar lahadenn oa bet ene un neubeud blavechou oa** : Le meurtre qu'il y eut il y avait quelques années *(An Uhelgoat)*

**LAHAÑ / LAO** ['lɑːhə] [law] : [vx. br. ***ladam*** ; ***lazaff*** 1499] vb. ; Tuer / Éteindre

**Ya, ar re vije 'lahañ 'naoñ ba'r park** : Oui, ceux qui le tuaient dans le champ *(Bolazeg)* ; **Ah nondidïe, me dape ur vorc'h ha lao (a)nê toud neuhe** : Ah nom de Dieu, je pris une fourche et alors je les tuai tous *(Plouïe)* ; **Me zo kruget war an den-se hag a hezh renk bet lâet !** : Je suis enragée contre cet homme-là, il doit être tué ! *(Plonee)* ; **Goude-se vise gwraet fourmaj neu'n, an dra-he vise gwraet duzhtu pé vise lahet (leñiet) ar pi-moc'h ha neuhe vise kasset ar boued d'ar vourc'h neu'n** : Ensuite on faisait alors du pâté, ça se faisait de suite quand on avait tué le cochon, on amenait alors la nourriture au bourg *(Kolloreg)* ; **Lahet meus (a)nèoñ !** : Je l'ai tué ! *(Plonee)* ; **Ha hemañ tap e revolver ha lao (a)nèoñ, plant(et) un tenn dèoñ ba-kreis e benn** : Et il prit son revolver et le tua, une balle plantée en pleine tête *(Landelo)* ; **Med ga poan ha tro-walc'h ! Oamp deut a-benn da la'o an tan** : Mais c'est à grand peine ! Que nous avons réussi à éteindre le feu *(Plouïe)* ; **La(h)e(t) é ar goulou** : La lumière est éteinte *(Pleiben)* ; **Ne la'efen ket ur yar, c'hwi ra ?** : Je ne tuerais pas une poule, vous faites ? *(Plonee)* ; **La'o ar goulou** : Éteindre la lumière *(Lannedern)* ; **Ar goulou zo bet lâet** : La lumière a été éteint *(Lannedern)* ; **Ha heñw vïe o la'o ar moc'h e-hun** : Et il tuait les cochons tout seul *(Sant-Wazheg)* ; **Ar labour neus ket lahet den e-bed, pezh da lao an dud é *l'alcool* hag ar butun** : Le travail n'a (jamais) tué personne, ce qui tue les gens c'est l'alcool et le tabac *(Berrien)* ; **Oh nann, lahañ na reemp ket, (ne)med demp hon-hun** : Oh non, nous ne tuions pas, seulement pour nous seuls *(Berrien)* ; **Med (a-)benn-neuhe oa lahet an tan domp ga'r machin** : Mais pourlors on nous éteignit le feu grâce au machin *(Speied)* ; **Matrehe vefomp lâet !** : Nous serons peut-être tués ! *(Plonee)* ; **Me ouïe la'o ur lapin, la'o ur yar...** : Je savais tuer un lapin, une poule... *(Sant-Wazheg)* ; **Maes vije lahet ha digoret ha goud(e)-se vije lakeet ba'n ti** : On le tuait dehors et ensuite on le mettait dans la maison *(Skrigneg)* ; **Boñ ! Pugur pa lahet (a)nê toud me 'h a (a)ssames ganit da ziskuio traou dit bremañ !** : Bon ! Puisque que tu les as tués je vais avec toi maintenant te montrer des choses ! *(Landelo)* ; **Lahet a-daoliou mein** : Tué à coups de pierres *(An Uhelgoat)* ; **Pladet ha lahet ar powr-kaezh lou(a)rn** : Le pauvre renard aplati et tué *(An Uhelgoat)* ; **Kalz tud zo bet lâet ar mod-se, merzherïet !** : Beaucoup de personnes furent tuées ainsi, martyrisées ! *(Plonee)* ; **Me mije korrijet 'nèi, med me (e)mon ket 'vid kaoud mé marw ! N'on ket 'vid bi lâet ga hi zad ! War-digar(e) voa lesket 'nèi d'o(be)r hi fenn !** : Je l'aurais corrigée, mais je ne veux pas trouver la mort ! Je ne veux pas être tué par son père ! Sous prétexte qu'on ne la laissait faire qu'à sa tête *(Plonee)* ; **Lahet vïe lon(ed)** : On tuait des bêtes *(Ponvel)* ; **Oh ! 'H amp da lah ur yar !** : Oh ! Nous allons tuer une poule ! *(Karnod)* ; **Ha tap e garabinenn ha lahañ 'naoñ !** : Il prit sa carabine et le tua ! *(Plouïe)*

- ***ub.*** **so da lahañ 'naoñ** : Faut tuer *qqn.* ; **Ar muloied so da lahañ 'nê ah(e) !** : Les mots là, faut les tuer ! *(Poullaouen)*

**LAHER** ['lɑ.hər] : [***lazer*** 1633] n.m. (pl. **-ien** [la'hɛrjən]) ; Tueur **/ LAHÉRES** [la'heːrəz-s] : [***laserès*** 1752] n.f. (pl. **-ed** [lahe'reːzəd-t]) ; Tueuse

**Ah ! Ur lahéres ! Aet ar geliedenn ba an assïed** : Ah ! Une tueuse ! La mouche est partie dans l'assiette (morte) *(Plouïe)*

**LAHUDENN / LA-HUT / LA-HOU** [la'hyːdən] [la'hyd-t] [la'hu] [cf. vx. br. ***lathou***] n.f. ; fig. Grande perche / Échalas / Escogriffe (cf. **LAZH**)

**Hezh so ur lahudenn gad ur sac'h ridet !** : C'est un escogriffe avec un sac ridé ! *(Skrigneg)* ; **Hezh zo ur machin hir, uhel kajimant (e)vel ur la-hut** : C'est un grand machin haut quasiment comme un « la-hut » *(Skrigneg)* ; **Hezh zo ur pezh la-hut !** : C'est une sacrée grande perche *(Skrigneg)*

**LAI** ['lɑːj] : [***lae*** 1659] n.m. ; Haut

- ✗ *syn.* : ***gorre, krec'h, lein, trec'h***
- ➢ **Ba-lai** : En haut ; **Amañ vé lar(e)t an traoñ hag ar lai, ba-lai, ah(e) zo ur gêr he hano mod-se : Kerlay** : Ici on dit « an traoñ » (le bas) et « ar lai » (le haut), « ba-lai » (en haut), là il y a un village avec un nom comme ça : Kerlay *(Ar C'hastell-Ne)*

**LAÏK** [laik] : [***lic*** 1499] ad. ; Laïque

**Tri mis oan bet ba'r skol laïk, skol ar Republik** : Je fus trois mois à l'école laïque, l'école de la République *(Skrigneg)*

**LAKAD / LAKEN / LAKAAD** ['lakəd-t] [lak] ['lakən] [la'kɑːd-t] : [***lacat*** 1499] vb. ; Mettre / Placer

**(E)n-om lakad deus taol ga'r re-all** : Se mettre à table avec les autres *(Plouïe)* ; **Oh mamm, an dra-he vé ket laket kin !** : Oh maman, on ne met plus ça ! *(Skrigneg)* ; **Ma zad neus 'n-om lakeet d'o(be)r toud** : Mon père s'était mis à tout faire *(Skrigneg)* ; **Ha deus an noñs da-houde visent laket da gousked ba krow ar c'heseg** : Et ensuite pour la nuit on les faisait dormir dans l'écurie *(Plouïe)* ; **Ha pe-lec'h lak ar re-he toud ?** : Et où tous les mettre ? *(Plouïe)* ; **Lak an dilhad war an tu-henou** : Mets les vêtements à l'envers *(Plouïe)* ; **An heñi bihen oè laket ba an *Assistance Publique*** : Le petit fut placé à l'Assistance Publique *(Kergrist)* ; **Kerc'h-hañw, gwinizh-hañw vïe lakeet** [lakeːd-t] **ma galle ket ober** : On mettait de l'avoine d'été, du blé d'été s'il ne pouvait pas faire *(Berrien)* ; **Hag, gavotenn Uhelgoat me lake honn(e)zh gavotenn ar *montagne*** : Et, la gavotte d'Huelgoat je la place gavotte-montagne *(Plourac'h)* ; **Pugur ma disket ma-hun goud(e), pugur ma (e)n-om laket** : Puisque j'appris par moi-même ensuite, puisque je m'y suis mis *(Kallag)* ; **Ha goud(e) lakeon c'hwec'h kant gramm sukr evid dow liur rubarb** : Et après je mets six cents grammes de sucre pour deux livres de rhubarbe *(Skrigneg)* ; **Ya ! Ur litrad gwin mad pa mamp gwelet oa ket a win** [viːn]**, neuhe oa aet da selled deuh ar lewr bihen « laket ur**

**litrad gwin mad demp » lar** : Oui ! Nous avions pris un litre de bon vin lorsque nous vîmes qu'il n'y avait pas de vin, elle alla regarder le menu « mettez-nous un litre de bon vin » dit-elle *(Skrigneg)* ; **Oh n'ounn ket 'ha ! 'N-om lakefen ket d'o(be)r** : Ma foi je ne sais pas ! Je ne me mettrais pas à faire *(Plonee)* ; **Ma vise bet gallet mond da gargañ 'nê war ar plass, med pugur laron dit vis(e) daw dougen 'nê ga'r c'hein, brem(añ) n'es ket lak(ad) an dud d'o(be)r an dra-he kin !** : Si on avait pu aller les charger surplace, mais puisque je te dis qu'il fallait les porter sur le dos, de nos jours tu ne vas plus faire faire ça aux gens ! *(Brennilis)*

- **Be laket e dakad d'ond** : Avoir une zone attribuée ; **Beb-heñi é laket i dakad d'ond, (ne)med-seped ni, 'vid diskar ar weenn neuhe, hon heñi zo prepar(e)t a-raog, pugur (e)ma ar weenn ene** : On avait chacun une zone attribuée, si ce n'est que nous, pour alors abattre l'arbre, le nôtre est préparé avant, puisque l'arbre y est *(An Uhelgoat)*
- **En-om lakad braw** : Se faire beau ; **Kêh d'en-om chañch ha d'en-om fichañ, 'n-om lakad braw** : Va te changer et te rendre élégant, te faire beau *(Sant-Hern)*
- **En-om lakad da ve** : Se mettre à / Devenir ; **'N-om lakad da ve piker-mein** : Devenir tailleur de pierre *(Landelo)*
- **En-om lakad dreist ar re-all** : Se mettre au-dessus des autres ; **Lod 'n-om lake delc'h-mad dreist ar re-ell 'è hañ !** : Certains se mettaient constamment au-dessus des autres *(Kergloff)*
- **En-im lakad + *nombr*** : Se mettre à + *nombre* ; **Nin 'n-im lake dow blam mo(d)-se ma jome un' klañw zo ur mestr ba'r plass !** : Nous nous étions mis à deux afin que si un est malade, il y a un patron dans le domaine ! *(Lannedern)*
- **Kap da lakad ar vein da 'n-om dagañ** : Capable de semer la zizanie (m.-à-m. : Capable de mettre les pierres à se sauter à la gorge) *(Poullaouen)*
- **Lakad *hano* an heñi bihen** : Appeler le petit + *nom* ; **Pe-sort hano 'o laket ? – Oh beñ ! 'O kemed lakad 'nèi Georgette !** : Quel nom lui donnera-t-on ? – Oh ben ! On aura qu'à l'appeler Georgette ! *(Skrigneg)* ; **Merc'h ma breur neus bet ur paotr bihen ar bla passeet ahe, pemp ha tregont la hag é lakeet Lucien an heñi bihen** : La fille de mon frère a eu un petit garçon l'an dernier, à trente-cinq ans, ils ont appelé le petit Lucien *(Plouïe)* ; **Ar sekreter-mêri, pa na goullet digantoñ pe-hano vije lakeet nagn sellet an eil deuh egile** : Le secrétaire de mairie, lorsqu'il demanda comment elle s'appelait, ils se regardèrent l'un l'autre *(Skrigneg)*
- **Lak an tan war *ub.*** : Mettre le feu chez *qqn.* ; **Mi zo hond da lak an tan warnehe !** : Je vais aller mettre le feu chez eux ! *(Kergrist)*
- **Lakad arc'hant ba *udb.*** : Mettre de l'argent dans / Investir dans ; **Ha c'hwec'h real meus laket ba dow-all a-raog** : Et j'ai mis six réaux dans deux autres auparavant *(An Uhelgoat)*
- **Lakad ar werzh war (e horre / *ub.*)** : Faire une saisie immobilière ; **Eh beñ, lak(et) ar werzh war e gorr(e)** : Eh ben, on lui fit une saisie immobilière *(Sant-Wazheg)* ; **Med ar re oa amañ gi-mañ, ar re oa bet laket gwerzh war o gorr(e) 'hat ! Eh beñ oagn ket fenaient 'nê-gn, oagn tud kourajus, med nagn ket reüssisset 'nê-gn pet(r)a !** : Mais ceux qui étaient ici, ceux qui avaient été saisis ma foi ! Eh ben ce n'étaient pas des fainéants, c'étaient des gens courageux, mais ils n'avaient pas réussi quoi ! *(Sant-Wazheg)* ; **Ha setou ar ferm oa avañsoc'h, hou(zh) oa ur ferm vras ha 'benn oa laket gwerzh war ar merour oa barzh, eh beñ ar ferm oa bet gwerzhet war-lerc'h !** : Et donc la ferme plus en avant, c'était une grande ferme et lorsque le locataire qui l'occupait fut saisi, eh ben la ferme fut vendue par la suite *(Sant-Wazheg)*
- **Lakad aseet** : Faire s'asseoir ; **Ha laket aseet neu'n deuh an daol ha vé tommet he dijuni dèi ha lak he bara ha-toud dèi ba'n hi c'hichenn** : On la fait alors s'asseoir à table, on lui chauffe son déjeuner et on lui met son pain et tout à côté d'elle *(Plouïe)*
- **Laka(d) barzh** : Incorporer ; **D'ar mar(e)-se oa ket ar fer (e)vel bremañ, neuse vije digoret ha vije laket glow barzh** : À cette époque le fer à repasser n'était pas comme de nos jours, on l'ouvrait donc et on y incorporait de la braise *(Plouïe)* ; **Ga oubloñ ha neuhe ar pezh a vé da lakad barzh mod-all** : Avec du houblon et alors ce qu'on a à incorporer autrement *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Lakad braw** : Bien mettre (joliment) ; **Toullet anê toud ha laket (a)nê braw ba'r vouest en-dro ha lak anê ba o blass** : Elle les troua tous et les remit bien dans la boîte et le remit à leur place *(Sant-Hern)* ; **Ya, se zo kaos oaint laket braw ahe, ga(v)e demp viche bet kiwi** : Oui, c'est pourquoi ils étaient bien mis là, nous pensions qu'il y aurait eu des kiwis *(Skrigneg)*
- **Lakad da boahad** : Mettre en cuisson / Faire cuire ; **Anduilh laket da boèhad** : De l'andouille mise en cuisson *(Kolloreg)*
- **Lakad da labourad** : Faire travailler ; **Ne oan kemed deg la hag visen laket da labourad** : Je n'avais que dix ans et on me faisait travailler *(Berrien)*
- **Lakad da ressitañ** : Faire réciter ; **Ha vijemp laket da ressitañ, an dra-he oa ba'r skol** : Et on nous faisait réciter, c'était à l'école *(Skrigneg)*
- **Lakad da *ub.* da + *vb.*** : Donner l'envie à *qqn.* de + *vb.* ; **An dra-he zo terrupl, pugur lak ket doc'h mond da evañ hañ** : C'est terrible puisque ça vous coupe l'envie d'aller boire (alcool) hein *(Kolloreg)*
- **Lakad *udb.* da zigoueo** : Faire arriver *qqchose* (mouvement) ; **Heñw na gall lak anèi da zigoueo dre ene ablame da dorriñ e sec'hed !** : Et il pu la faire arriver par là pour étancher sa soif *(Landelo)*
- **Lakad e droad** : Mettre un pied ; **Ha meus choñj pa ma laket ma zroad ba'n avïon** : Et je me rappelle lorsque j'avais mis un pied dans l'avion *(Skrigneg)*
- **Lakad eñwn** : Rectifier (une courbe) ; **N'eus ket ken biskodou, laket toud eñwn !** : Il n'y a plus de sillon oblique, tout est rectifié *(Poullaouen)*
- **Lakad in prij** : Fixer le prix ; **Hag a neuhe vïe laket 'è hègn in prij, vïe lar(et) « ar pris-s(e) dalvev », med ma ga(v)er ket ar prij vïe rôet 'vid ar pris vïe ka(v)et 'vid dê !** : Et alors on fixait aussi leur prix, on disait « ça vaut ce prix », mais si on ne trouvait pas le prix donné pour le prix qu'on leur trouvait ! *(Sant-Wazheg)*
- **Lakad klask war-lerc'h *ub.*** : Lancer une recherche pour trouver *qqn.*

- **Lakad kontant *ub.*** : Satisfaire *qqn.* ; **Ha oan kasset d'ar gouent blame da lakad kontant ma moèreb pugur houzh faote dèi abominab kass he bugal(e) d'ar gouent !** : Et je fus envoyé au couvent afin de satisfaire ma tante puisque elle voulait absolument envoyer ses enfants au couvent ! *(Skrigneg)*
- **Lak(ad) picher** : Poser des pièges ; **Me lako picher (a-)benn (im)berr, matrehe tapin un' barzh** : Je poserai des pièges ce soir, j'en attraperai peut-être une dedans *(Plouïe)*
- **Lakad plijadur mesk an dud** : Faire naître du plaisir parmi les gens ; **Lakad plijadur mesk an dud tàe ahe da brejiñ** : Faire naître du plaisir parmi les gens qui viennent là se restaurer *(Plourac'h)*
- **Lakad *u(d)b. + ad.*** : Rendre *qqchose* (ou *qqn.*) + *ad.* ; **Goûd lak ar boem plén** : Savoir rendre le sillon régulier *(Plouïe)* ; **Red é goûd dosiñ (a)naoñ, pass lakad (a)naoñ re greñw !** : Il faut savoir le doser, ne pas le faire trop fort *(Skrigneg)* ; **Med ma vé laket re greñw, neuhe a lah ar yeot ! Neuhe a ra un efed-all mod-all** : Mais si on le rend trop fort, alors il tue l'herbe ! Ça fait alors sinon un autre effet *(Skrigneg)*
- **Lakad *ub.*** : Placer *qqn.* ; **Set(o) ar meveien oa lakeet** : Les valets étaient donc en place *(Ploneve ar Vaou)*
- **Lakad *ub.* ba e jeu** : Mettre *qqn.* à l'aise ; **Lak an dud ba o jeu pé tàint ahe** : Mettre les gens à l'aise quand ils viennent là *(Plourac'h)*
- **Lak *ub.* ba e oetur** : Faire grimper *qqn.* dans sa voiture ; **Damaïg lako (a)ha(n)on barzh e oetur** : Tout à l'heure il me fera monter dans sa voiture *(Berrien)*
- **Lakad *ub.* barzh un ti** : Installer *qqn.* dans une maison ; **N'eus ket voien lak anê ba an ti-mañ** : On ne peut pas les installer dans cette maison *(Plouïe)*
- **Lakad *ub.* da goste** : Mettre *qqn.* à l'écart ; **Hezh oa un tamm bihen laket da goste** : On le mettait un peu à l'écart *(Plouïe)*
- **Lakad *ub.* da labourad** : Mettre *qqn.* au travail / Faire travailler *qqn.* ; **Oh, (e)vid lak an dud da labourad** : Oh, pour mettre les gens au travail *(Plouïe)* ; **Ne oan kemed deg la hag visen laket da labourad** : Je n'avais que dix ans et on me faisait travailler *(Berrien)*
- **Lak(ad) *ub.* da + *vb.*** : Faire faire *qqchose* à *qqn.* ; **Med vijes ket gouest da lak 'naoñ d'ond mignoc'h 'vid vo gouest d'ober memes-tra !**: Ah oui, mais tu ne pouvais pas lui faire faire plus que ce qu'il sera capable de faire *(Plouïe)* ; **Ken lardet 'vel vije vê bet voien da lak ur litrad-dour da jom war e gein** : Il était si engraissé qu'il y aurait eu moyen de faire tenir un litre d'eau sur son dos *(Plouïe)* ; **Oain ket gouest da lak anèi d'hond maes, oy sod oan !** : Je n'arrivais pas à la faire aller dehors, j'étais folle *(Plouïe)*
- **Lakad *ub.* da zond + *ad.*** : Faire devenir *qqn.* + *ad.* ; **Ar youd-kerc'h neus laket 'naoñ da zond bras ha kreñw** : La bouillie d'avoine la fait devenir grand et fort *(Plouïe)*
- **Lak(ad) *udb.* en-dro** : Mettre *qqchose* en route ; **Bremañ vé ket gwraet (ne)med lak ar sirenn en-dro hag ar bomperien teu gad o c'hamïon-dour** : Maintenant on ne fait que mettre la sirène en route et les pompiers viennent avec leur camion à eau *(Plouïe)*
- **Lakad *ub.* ijel-tre** : Rabaisser *qqn.* ; **An dra-he (e)vid lak aha(no)mp ijel-tre** : C'est pour nous rabaisser *(Plouïe)*
- **Lakad *ub.* souêt** : Surprendre *qqn.* ; **Hag ar pezh na laket (a)ha(n)on souêt é gwel pegen net a oaint !** : Et ce qui nous surprit fut de voir à quel point ils étaient propres *(Skrigneg)*
- **Lakad *udb.* ba penn *ub.*** : Faire rentrer *qqchose* dans la tête de *qqn.* ; **Kerzhet da lakad un dra mennaket ba penn ar vugwale ga boued ar mod-se…** : Allez faire rentrer quelque chose dans la tête des enfants avec une telle nourriture… *(Kergloff)*
- **Lakad *udb.* d'ond in march** : Mettre *qqchose* en marche ; **An akuiou zo 'vel zo bet war otoiou amañ 'è da lak an trakteur d'ond in march** : Les accus sont comme ce qu'il y a eu sur les autos ici aussi pour la mettre le tracteur en marche *(Skrigneg)*
- **Lakad ur lec'h d'*ub.*** : Préparer un lieu pour *qqn.* ; **Heñw nïe laket ar lïorzh d'ar c'heseg yowank da gomañs** : Il avait préparé le courtil pour les jeunes chevaux pour commencer *(Skrigneg)*
- **Lakad un de** : Fixer une date ; **Hag a oa laket domp un de ha oa laket domp d'un eur-hanter mond d'ar C'hastell-Ne** : Et il nous fixait une date et il nous faisait aller à une heure et demi à Châteauneuf *(Plonee)*
- **Lakad un disfi da *ub.*** : Lancer un défi à *qqn.* ; **Ma ! Mond a ran da lakad un disfi dit !** : Eh bien ! Je vais te lancer un défi ! *(Skrigneg)*
- **Lakad un tamm renk** : Faire un peu de rangement ; **Poent é dit lak un tamm renk** : Il est temps que tu fasses un peu de rangement *(Poullaouen)*
- **Lakad ur plac'h dougéres** : Mettre une femme enceinte ; **An heñi nïe laket ar plac'h dougéres** : Celui qui avait mis la femme enceinte *(Plouïe)*
- **Lakad urzh** : Mettre de l'ordre ; **N'eus trec'h dèi da lakad urzh e-ba'h an ti** : Elle est sans comparaison pour mettre de l'ordre dans une maison *(Ar Fouillez)*
- **Lakad + *vb.*** : Faire + *vb.* ; **Laket zo diheiañ ar c'hoajou, ar c'hleuñiou** : On a fait araser les bois, les talus *(Poullaouen)*
- **Lakomp** interj. : Mettons / Par exemple ; **Lakomp goude ugent la** : Mettons après vingt ans *(Plouïe)* ; **Tri-pe(va)r, pe(va)r-pemp devezh ! Lakomp un tamm sun(v)ezh vihen !** : Trois quatre, quatre cinq jours ! Mettons une petite semaine ! *(Lokarn)* ; **Memes, lakomp, re Poullaouen ahe gaoseant ket memes brezhoneg, pass toutafed** : Même, par exemple, ceux de Poullaouen ne parlent pas le même breton, pas tout à fait *(Berrien)* ; **Ar c'hoat, (e)vel koat Uhelgoat lakomp, (e)n i saw** : Le bois, mettons comme le bois d'Uhelgoat, debout *(Berrien)*

**LAKE / LAKA** ['lake] ['laka] : coll. ; Jonquilles

**Ba mel(en) Burunou (e)ma douar ar lake** : La terre des jonquilles est au moulin du Burunou *(Plouïe)*

**LAKES** ['lakəs] : [***laques*** 1576] n.m. ; Laquais / & fig. Guignol

**Hemañ n'é keme(d) ur lakes !** : Ce n'est qu'un guignol ! *(Skrigneg)*

- **Lakes fall** : Vaurien ; **Hezh so ur lakes fall !** : C'est un vaurien ! *(Skrigneg)*

**LAKES-PIK** ['lakəs'pik] : n.m. ; Valet de pic (cartes) / Pléiades

**Ar Lak(e)s-Pik ya, hezh so ba-dreñw ar C'harr-Kamm 'è, med mïoc'h trem(a) ar sud ma peus c'hoant** : Les Pléiades oui, elles sont aussi derrière la Grande Ourse, mais plus vers le sud si tu veux *(Kleden)* ; **Ar rou(e)-pik hag ar lakes-pik ? Ya, ar re-gozh larè an dra-s(e) deus ar c'hartou, pé vis(e) 'c'hoa(r)i-kartou** : Le roi de pic et le valet de pic ? Oui, les anciens disaient ça pour les cartes, lorsqu'ils jouaient aux cartes *(Kleden)*

**LALL** [lal] : [***lall*** 1992] n.m. ; Chou (terme affectueux envers les enfants)

**Ma lall** : Mon chou *(Plouïe)* ; **Pe-lec'h (e)mout ma lall bihen ?** : Où es-tu mon petit chou ? *(Skrigneg)* ; **Pé vije c'hoant d'o(be)r plijadur d'ar vugale, « lall bihen » vije lar(e)t dê-gn** : Lorsqu'on voulait faire plaisir aux enfants, on leur disait « petit chou » *(Skrigneg)*

**LAMBIG** ['lɑ̃mbig-k] : [***lambic*** 1732] n.m. ; Alambic / Alcool fort / Eau-de-vie

**Roiñ gout d'ar lambig** : Donner du goût à l'alambic *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ur bann'h-lambig vije rôet war-lerc'h !** : On donnait après un verre de lambig ! *(Skrigneg)* ; **Ar likeuriou ha tou'n traou vïe gwraet ga'r lambig** : Les liqueurs et tout le reste se faisaient avec de l'alambic *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ur skloturiad lambig** : Un grand verre d'alcool *(Berrien)* ; **Ur bann(e) lambig barzh neuhe, kafe kouefet** : Une goutte d'eau-de-vie dedans alors, du café coiffé *(Kolloreg)* ; **Deus ar lambig vise gwraet *whisky* d'ar mare-te** : On appelait whisky l'alambic à cette époque-là *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Hi larè din-m(e) hag a oa-hi o hond da reiñ ur bann(e) lambig kozh din-m(e)** : Elle me dit qu'elle allait me donner un coup de vieux lambic *(Kleden)* ; **Ah ! Ma vïe ràet ur bann'h lambig din, bremañ me oa bet ba ma jeu !** : Ah ! Si on me donnait un coup de lambig je serais maintenant à mon affaire ! *(Poullaouen)* ; **Ur bann'h lambig dèoñ deuh ar mintin ha vïe ràet ur werennad-lambig ha Jañ-Loui ba'n hent (a)darr(e) da glask chistr (a)darr(e) !** : Un coup de lambig pour lui le matin et on lui donna un verre de lambig et Jean-Louis en retour de nouveau pour chercher du cidre à nouveau *(Poullaouen)* ; **Ha lambig vis(e) 'è sur walc'h ! Med meus ket joñj gwal gàer deus se, pugur me n'even ket traou ar mod-se, med lambig vis(e) 'ha !** : Il y avait aussi sûrement du lambig ! Mais je ne rappelle pas très bien de ça, puisque je ne buvais pas de trucs comme ça, mais ma foi il y avait du lambig ! *(Ponvel)*

- **Kafe-lambig** : Café à l'eau-de-vie ; **Dé mé joñj mamm-gozh ga(v)e mad he banne kafe-bihen, banne kafe-lambig ha matre'n noa evet un tammig re** : À mon avis grand-mère aimait son coup de café alcoolisé, coup de café à l'eau-de-vie et peut-être avait-elle bu un petit peu trop *(Sant-Wazheg)*

**LAMED** ['lɑ̃:məd-t] : [***lamet*** 1499] vb. ; (s') Ôter / (s') Enlever / (se) Soustraire (cf. **LEMEN**)

**Lamet neus i varw** : Il a ôté sa barbe *(Poullaouen)*

**LAMOUR** [lamur] : [***lamour*** 1992] n. ; L'amour (faire la cour)

**Gwraet un tamm lamour daoñ mechañs** : Lui a sûrement fait un peu la cour *(Landelo)*

**LAMMAD / LAMMAÑ** ['lɑ̃məd-t] ['lɑ̃ma] : [***lammat*** 1878] vb. ; Mordre / Attaquer (cf. **LAMPAÑ**)

**Ar veuc'h oa o lampañ dreist ar c'hleuñ, ar c'hi oa é klask lammañ gati** : La vache sautait par-dessus le talus, le chien cherchait à la mordre *(Plouïe)* ; **Matresse an touristed vo brawoc'h dê sirkulañ ba'r vro, keit-ha teuy ket an nàer(e)d da lammad dê ga o divisker !** : Peut-être qu'il sera plus facile pour les touristes de circuler dans le coin, tant que les vipères ne viendront pas leur mordre les jambes ! *(Lannedern)*

**LAMP** [lɑ̃mp] : [***lamp*** 1499] n.m. (pl. **-chou** ['lɑ̃mpʃu]) ; Lampe

**Med hezh a ra ar goulou hañ ! Memes papred hañ ! Eh ! Ha goulou sklêr ! 'Tal beañ ga lampchou mod-se…** : Mais il fait la lumière hein ! Même toujours hein ! Eh ! Et une lumière claire ! En comparaison d'être munis de lampes comme ça… *(Skrigneg)* ; **Lampchou da durlutañ pa vije ket gwel(et) sort e-bed, med het' ga un' ar mod-se, hezh sklêrijenne lem a vije !** : Des lampes pour s'agiter en tâtonnant lorsqu'on ne voyait rien, mais donc avec une comme ça, elle éclairait là où elle était *(Skrigneg)*

- **Lamp-pijoñ** : Lampe pigeon ; **Ya ! Me ree ar fourno d'anèoñ ha setou ar lamp-pijoñ** : Oui ! J'appelais ça le fourneau et donc la lampe pigeon *(Sant-Wazheg)*
- **Lamp-tampet** : Lampe tempête ; **Daw alum ar goulouiou, ar lamp-tampet hag an traou (a-)benn mond ba'r c'hrow** : Il faut allumer les lumières, la lampe tempête et tout avant d'aller dans la crèche *(Plonee)*
- **Pil-lamp** : Lampe sur batterie ; **A-wichou teuent, memes pa n'ee ket an trakteur en-dro, da dreiñ ar pil-lamp da gargañ 'naoñ** : Parfois ils venaient, même quand le tracteur ne fonctionnait pas, pour tourner la lampe sur batterie pour la charger *(Skrigneg)*

**LAMP** [lɑ̃mp] : [***lam*** 1499] n.m. (pl. **-chou** ['lɑ̃mpʃu]) ; Bond / Saut / Chute

**Oa komañs(e)t d'o(be)r an dro d'ar yar pa oa lonket i vuzhugenn gati… Ha hañw ur lamp war hi c'hein ha pladañ 'nèi ene !** : Il commençait à faire le tour de la poule lorsque la poule avala le ver de terre… Et un bond sur son dos et de l'aplatir là ! *(Skrigneg)*

- **Ober ur lamp** : Faire un bond ; **Sell 'ta, ahe zo ur raiedenn ha' ziskenn deus an nec'h ha ra ur lamp d'an traoñ ha bep ar mare** : Regarde ça, il y a là un rat qui descend du haut et qui fait un bond vers le bas, de temps à autre *(Plouïe)* ; **Ur lamp poa gwraet, yeo vad !** : Tu avais fait un bond, si alors ! *(Kolloreg)*

**LAMPAÑ / LAMMAD** ['lɑ̃mpə] ['lɑ̃məd-t] : vb. ; Sauter / Bondir / & Se jeter (sur)

**Ar re a lampe war an avalou ha 'n traou !** : Ceux qui se jetaient sur les pommes et autres ! *(Ponvel)* ; **Ar veuc'h oa o lampañ dreist ar c'hleuñ, ar c'hi oa é klask lammañ gati** : La vache sautait par-dessus le talus, le chien cherchait à la mordre *(Plouïe)* ; **Lamp ba'r forn ahe gavo ket (a)han(o)h !** : Saute dans le four il ne te trouvera pas là ! *(Landelo)* ; **Da lamp dreist voant ket gouest d'ober** : Ils étaient incapables de sauter par-dessus *(Plonee)* ; **Ken lampent-hè partoud** : Si bien qu'ils sautaient partout *(Kleden)* ; **Hag ar re-he na lammet ahe ga an dra-he kajimant !** : Et là ils ont quasiment sauté avec ça ! *(Skrigneg)* ; **War ur souch vijent staget, ur chouch kozh deuh ur weenn, mod-all nijent torret tou'n traou, ar re-he lampe partoud, paotr-kaezh !** : Ils étaient attachés à une souche, une vieille souche d'un arbre, autrement ils auraient tout cassé, ils sautaient partout, mon pauvre ! *(Skrigneg)* ; **Pa mamp gwelet (a)nê ha lammad hag a sailhad, ouïent ket war-veteg mond, kemend-all a draou 'vel a oa !** : Quand nous les vîmes sauter et bondir, ils ne savaient pas vers où aller, tellement il y avait de choses ! *(Skrigneg)* ; **Ha ni lampad ha dilampad deuh ar gwele-klos war ar bank-tosser** : Et nous de sauter et bondir du lit clos au banc clos *(An Uhelgoat)* ; **Benn ar fin oa lampet ur logodenn herve ba gargen ma bragou hag ar logodenn d'an nec'h ! Pé oa e(rr)o ga ma senturenn a oa komañset dé ziskrapad** : Au final une souris avait sauté paraît-il dans la jambe de mon pantalon et elle monta ! Lorsqu'elle arriva à ma ceinture elle commença à gratter *(Ponvel)* ; **Beñ, an eil lampañ ga egile !** : Ben, l'un sautant sur l'autre ! *(Skrigneg)* ; **Biskoazh ! Med eh ! N'é ket blam é e(rr)i Yves ahe hag i vistres ahe é red d'an nén lammad keme(nt)-se !** : C'est pas vrai ! Mais eh ! Ce pas parce que Yves est arrivé là avec sa maîtresse qu'il faut sauter tant que ça ! *(Skrigneg)* ; **Holala ! Ni lamme ga an dra-he ! Vije laket neuhe un doubier war an daol** : Holala ! Nous sautions dessus ! On mettait alors un napperon sur la table *(Skrigneg)* ; **Vïe gwel(et) ar reukeñied paotr-powr ! Lampañ war'nê ! Dizhtu ! Da zeb ar re-varw !** : On voyait les requins mon pauvre ! Ils se jetaient dessus ! Tout de suite ! Pour manger les morts ! *(An Uhelgoat)* ; **An dra-he oa pad an dornañ hag a vijent kajimant an eil prest da lammañ war egile mo(d)-se ! An dra-h(e) é ar boesson !** : C'était pendant le battage et ils étaient quasiment prêts à se sauter dessus l'un l'autre comme ça ! Ça c'est l'alcool ! *(Skrigneg)* ; **Me(d) pet(r)a gont an dra-(ho)nt d'ar re-yowank 'ta ! N'eint ket kap da gomprened 'nê, pugur brem(añ) neugn ket bet lampet war ar *moissonneuse* na karg ar greun ba'r c'harr e-hun !** : Mais à quoi bon parler de ça aux jeunes tiens ! Ils ne peuvent pas comprendre, puisque de nos jours ils n'ont pas (eu) à sauter sur la moissonneuse ni à charger le grain dans charrette eux-mêmes ! *(Speied)*

- **Intron Varia Mater Dei / Dibrenn da vragou ha lamp war'nèi !** : (hum.) Sainte Marie Mère de Dieu / Dégrafe ton pantalon et saute-lui dessus ! *(Skrigneg)*
- **Lammañ war *udb.* war e gov** : Sauter sur *qqchose* à plat ventre ; **Ha wichou 'h ee dow zèn war ar varrenn ha deuh an nec'h a lammont warnoñ mo(d)-se war o c'hov, pugur ar varrennn oa hir ha vije un' amañ ha un' ahe ! Hag a lamment war o c'hov, 'h essañ diskenn 'nèi** : Et parfois deux hommes allaient sur la barre et ils sautaient dessus du haut comme ça à plat ventre, puisque la barre était longue, il y en avait un ici et un là ! Et ils sautaient à plat ventre pour essayer de la faire descendre *(Skrigneg)*
- **Lamp a ra ar c'hazh ba'r gambr** : Le feu crépite bien dans la cheminée (analogie sonore du chat sautant dans une chambre) *(Plouïe)*
- **Lampañ ba'r poull** : Tomber enceinte involontairement ; **Lampet neus ba'r poull (ha teuy ket maes)** : Elle est tombée enceinte involontairement *(Plouïe)*
- **Ober lampad-ha-dilampad** : Battre la chamade ; **He c'halon ree lampad-ha-dilampad** : Son cœur battait la chamade *(Lokmarïa)*

**LAMPER** ['lɑ̃mpər] : [***lamer*** 1499] n.m. (pl. **-ien** [lɑ̃m'pɛrjən]) ; Sauteur / Asticot

**Ar preñved vé ka(ve)t ba'r girjer, ar lamperien !** : Les vers que l'on trouve dans les talus, les asticots ! *(Skrigneg)*

**LAMPÉRES** [lɑ̃m'pe:rəz-s] : [***lammeres*** 1992] n.f. (pl. **-ed** [lɑ̃mpe're:zəd-t]) ; Sauterelle (cf. **LAMPIKER**)

**Lamperésed d'ond da besketa** : Des sauterelles pour aller pêcher *(Poullaouen)* ; **Hiriw zo neubeud (a) lamperésed** : Aujourd'hui il y a peu de sauterelles *(Poullaouen)* ; **Dizrailhet ar lampéres ga'r c'hi** : La sauterelle est déchiquetée par le chien *(Plouïe)*

**LAMPERITIG / LAMPIRITIG / LAMPRIKED** [lɑ̃mp(e/i)'ritic] [lɑ̃m'pricəd-t] : coll. ; Asticots

**Ah ya ! Lampriked, me(d) an dra-he zepante d(eu)s an tïer ha deuh ar soliou** : Ah oui ! Des asticots, mais ça dépendait des maisons et des poutres *(Berrien)* ; **Med wechou pa vije poent d'o(be)r fest ar mikanik ba'n eost, beñ pa 'h ees d'o(be)r soubenn, ba serten tïer 'h ees da dap ar c'hig ha vije lampiritig barzh !** : Mais parfois lorsqu'il était temps de faire la fête du battage à l'époque de la moisson, ben lorsque tu allais faire de la soupe, dans certaines maisons tu prenais la viande qui contenait des asticots *(Berrien)*

- **Soubenn-lampiritig (/lampriked)** : Soupe aux asticots (résultant d'une viande de porc avariée) ; **Oh ! An dud lare « soubenn-lampiritig »** : Oh ! Les gens parlaient de « soupe aux asticots » *(Berrien)*

**LAMPIKER** [lɑ̃m'pikər] : n.m. (pl. **-ed** [lɑ̃mpi'ke:rəd-t]) ; Sauterelle *(Plonee)* (cf. **LAMPÉRES**)

**LAMPON** ['lɑ̃mpɔ̃n] : [***lampon*** 1876] n.m. (pl. **-ed** [lɑ̃m'pɔ̃:nəd-t]) ; Voyou (cf. **ANDELL** ; **HAILHON** ; **HOILHEN**)

**Ya, hezh so bet ur lampon deusoudon !** : Oui, il a été un voyou envers moi *(Plonee)* ; **Ur lampon é hezh ya...** : C'est un voyou oui *(Plonee)*

**LAÑCHENN** ['lɑ̃ʃən] : [***lanchen*** 1547] n.f. (pl. **-ou** [lɑ̃'ʃɛnu]) ; Gosier

**Un ti da hwlebañ ar lañchenn** : Une maison pour mouiller le gosier *(An Uhelgoat)*

➢ **Be ur vlevenn war e lañchenn** : Avoir un cheveu sur la langue ; **Ur vlevenn zo war i lañchenn** : Il a un cheveu sur la langue *(Poullaouen)*

**LAÑCHENNAÑ / LEÑCHENNAÑ** [lɑ̃(j)'ʃɛnə] [lɛ̃j'ʃɛnə] : [***lanchenna*** 1732] vb. ; Bavarder

**LANDENN** ['lɑ̃ndən] : [***landon*** 1879] n.f. (pl. **-ou** [lɑ̃n'dɛnu]) ; Corde fine de guidage (attelage)

**Chadennou da chechañ hag ur landennou da gass anê** : Des chaînes pour le tirer et une paire de cordes fines pour les guider *(Skrigneg)* ; **Pé teuen a vijen choukour (a)naoñ ga'r landenn war-lerc'h, ma zad vije krog ba'r brid pe ba ar c'habes(t)** : Lorsque je venais je l'aidais avec lanière derrière, mon père crochait dans la bride ou dans le licol *(Skrigneg)*

**LANDIGOU** [lɑ̃n'di:gu] : [cf. fr. (?) ***l'indigo***] n. ; cf. ➢

➢ **Dour-landigou** : (du) Bleu de lessive ; **Da welc'hiñ 'nê en-dro ha da basseal 'nê ba'n dour-landigou alïes :** Les laver et les passer souvent dans le bleu de lessive *(Ar Fouillez)* ; **Ha goude 'h es d'ar stêr ha welc'hes 'nê un tamm bihen en-dro ha lakes 'nê ba'n dour-landigou bramed dê da veañ gwenn ha braw** : Et après tu vas à la rivière et tu les relaves un tout petit peu et tu les mets dans du bleu de lessive afin qu'ils soient blancs et beaux *(Ar Fouillez)*

**LANDRAMMUS** [lɑ̃n'drɑ̃myz-s] : [***landrammus*** 1931] ad. ; Volumineux (-se) / Difficile à manier

**Ur garg traou landrammus, landrammus ba heñchou fall** : Une charge volumineuse, difficile à manier dans de mauvais chemins *(Poullaouen)*

**LANGACH** ['lɑ̃ngəʒ-ʃ] : [***langag*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [lɑ̃n'gaʃu]) ; Langue / Langage

**Daw oa dèoñ deuskeun ar langach 'e !** : Il lui fallait aussi apprendre la langue ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Barzh ur langach na gomprenen ket** : Dans une langue que je ne comprenais pas *(An Uhelgoat)* ; **He gwas na kaojeet dèi barzh ur langach estrañjour din** : Son mari lui a parlé dans une langue qui m'était étrangère *(An Uhelgoat)* ; **Oa kem(ed) ar langach (a-)gem(ent) gaoseer d'ar mar(e)-se** : Il n'y avait que la langue qu'on parlait à cette époque-là *(Laz)* ; **Dre-amañ vïe ket lar(e)t an dra-he morse, n'egziste ket ar pos ba'r langach meus bet kaoseet me** : Par ici on ne disait jamais ça, le mot n'existait pas dans la langue que moi j'ai parlée *(Lannedern)* ; **An dra-mañ zo langach a vije laret gwich-all pa vije droug deus un' bennañket** : Ça c'est le langage qu'on utilisait autrefois lorsqu'il y avait de la colère envers quelqu'un *(Skrigneg)* ; **Ha sete oa ket arc'hant, ouïemp ket ar langach** : On n'avait donc pas d'argent, nous ne savions pas la langue *(Ar C'hastell-Ne)* ; **'N-ur gemer dac'h a Brest da zond en-eñwn ganomp ahe his-se, na peu-prè ar memes langach d'ond tre da-beked Gwengamp, 'n-ur basseal dre Golloreg, Kareis ar mod-se so un tammig difer's so, med neubeud é** : En prenant de Brest pour venir face à nous là comme ça, ils avaient a-peu-près la même langue jusqu'à Guingamp, en passant par Collorec, ainsi Carhaix est un tout petit peu différent, mais c'est peu *(Kolloreg)*

**LANGACHAÑ / LAÑGACHIÑ** [laŋ'gaʃə] [laŋ'gaʃi] : [***langageal*** XVIII[e]] vb. ; Engueuler (cf. **GOURDROUS** ; **KUNUJENNIÑ** ; **RÊSONAÑ**)

**Goûd a-walc'h a ouïe lar vïe bet langachet** : Il savait bien qu'on l'aurait engueulé *(Plonee)* ; **Ha oa komañset da langachiñ 'nèoñ** : Et elle commença à l'engueuler *(Speied)* ; **Hag angeul(et), oa-ñw langach' ga'r jañdarmou** : Et engueulé, les gendarmes l'engueulaient *(Speied)* ; **Gleet vé choñjal ba'r re-all... Nann ! Nitra ! Ha vïeh korrijet c'hoazh ha frêet ha langachet ga ho mamm** : Il faut penser aux autres… Non ! Rien ! Et tu étais corrigée en plus, fouettée et engueulée par ta mère *(Plonee)*

**LANGATI** [lɑ̃ŋ'gati] : ad. ; Vicieux (regard) (cf. **JIGOVI / PITOUÈR**)

➢ **Un dowlagad langati** : Un regard vicieux

**LANGOUR** ['lɑ̃ŋgur] : [***langour*** 1499] n.m. ; Goinfre / Ahuri

**Ur langour zeb boued neb labour** : Un goinfre mange de la nourriture sans travailler *(Poullaouen)* ; **Hezh so ur langour !** : C'est un ahuri *(Skrigneg)*

**LANGOUREG** [lɑ̃ŋ'gu:rəg-k] : [cf. ***langour*** 1499] n.m. (pl. **langoureien** [lɑ̃ŋgu'rɛjən]) ; Goinfre

**Ur langoureg** : Un goinfre *(Plouïe)*

**LANGOURENN** [lɑ̃ŋ'gu:rən] : [cf. ***langour*** 1499] n.f. (pl. **-ed** [lɑ̃ŋgu'rɛnəd-t]) ; Homme grand et mal bâti (cf. **LANGOUREG**)

**LANKON** ['lɑ̃ŋkɔ̃n] : [***lankon*** 1931] n.m. (pl. **-ed** [lɑ̃ŋ'kɔ̃:nəd-t]) ; Ivrogne / Voyou

**Lankoned so boessonerien !** : Des ivrognes sont des alcooliques ! *(Skrigneg)* ; **Mastudet e benn gad an dow lankon** : Sa tête abîmée par les deux voyous *(Poullaouen)* ; **Ar reñ-he n'eint kemed lankoned !** : Ce ne sont que

des ivrognes ! *(Skrigneg)* ; **Eh ! Ar brassañ lankon, ma é pinvi(d)ig, vé ket sellet goude é ur lankon** : Eh ! Le plus grand ivrogne, s'il est riche, on n'est pas regardant même si c'est un ivrogne *(Skrigneg)*

- **Lankon bras** : Grand buveur ; **Hezh so ur lankon bras** : C'est un grand buveur *(Skrigneg)*

**LANN** [lɑ̃n] : [vx. br. ***lann***] n.f. (pl. **-(i)ou** ['lɑ̃n(j)u]) ; Ajonc

✗ *m. comp.* : ***drailéres-lann, pil-lann***

**Neuse vise drailhet lann ga'r gwilhotin** : Alors on hachait l'ajonc munis du croissant *(Plouïe)* ; **Ha ga'r c'herseg oa daw kaoud lann !** : Avec des chevaux, il fallait avoir de l'ajonc ! *(Kergloff)* ; **Med goujil n'é ket lann hañ ! Goujil so traou gis-se** : Mais la litière ce n'est pas de l'ajonc hein ! La litière c'est des choses comme ça *(Plourac'h)* ; **Naw ene war beg ur pik-lann** : Neuves âmes à la pointe d'une épine d'ajonc *(Lokarn)* ; **Lod 'h ee da gerc'hed ur béc'h-lann bemde** : Certains allaient chercher un faix d'ajonc quotidiennement *(Plouïe)* ; **Kêh dé laken ur boud-lann dé hou(zh) ba hi neizh !** : Allez lui mettre une branche d'ajonc dans son nid ! *(Laz)* ; **Ba'r c'homm 'frikañ lann ga'r morzhol-koat !** : Dans l'auge à écraser l'ajonc au pilon ! *(An Uhelgoat)* ; **Oh nann ! Med ka(ve)t vis(e) had-lann ba-ti ar marc'hadourien-greun !** : Oh non ! Mais on trouvait des semences d'ajonc chez les grainetiers ! *(Kleden)* ; **Ha goude-se pa vije difontet gad an ar a zisplanter ar lann hag ar chouchou-banal** : Et ensuite lorsqu'on défrichait à la charrue on arrachait la lande et les souches de genêt *(Berrien)* ; **Da zond amañ da viseriñ mesk ar brug hag ar lann** : À venir ici misérer parmi la bruyère et l'ajonc *(An Uhelgoat)* ; **Lann vise pilet dê ba'r goañw ! D'azeleg ar mis-tu ah(e) ! D'azaleg ar mar(e)-m(añ) ! Vie ket peuriñ kin, vise pilet lann dê** : On leur concassait de l'ajonc l'hiver ! Là à partir du mois de novembre ! À partir de cette époque-ci ! Il n'y avait plus de pâture, on leur concassait de l'ajonc *(Kareis)* ; **Ya, petram oa ur piler-koat ahe da skoiñ ga'n hach da droc'hiñ lann, tenn 'n treujou kuit** : Oui, autrement il y avait là un pilon en bois pour frapper à la hache et couper l'ajonc, enlever les troncs *(Plouïe)* ; **Nann, ur parkad-lann, ur waremmad-lann** : Non, un champ d'ajonc, une garenne d'ajonc *(Kleden)* ; **Me meus gwel(e)t mé dad 'hadañ lann amañ war ur park blam d'ar c'herseg 'e** : J'ai vu mon père semer de l'ajonc ici sur un champ à cause des chevaux aussi *(Kergloff)* ; **War-lerc'h an dra-m(añ) me gav din zo voien din d'ond dé droc'had ur garg lann c'hoazh** : Après ça je crois pouvoir aller couper encore un autre chargement d'ajonc *(Kleden)* ; **Red mond ha dond ga'r valz da droc'hañ lann ba'r parkeier hag vije gwraet béc'hou-lann ha goud(e) vïent digasset d'ar gêr 'e ga'r c'harr ha goud(e) vije pilet ba'r biléres pil-lann** : Il faut aller et venir munis de la faucille pour couper l'ajonc dans les champs, on faisait des faix d'ajonc et après on les apportait aussi à la maison en charrette et après on les pilait au concasseur d'ajonc *(Berrien)* ; **Ar lann oa mad** : L'ajonc était bon *(Ponvel)* ; **Ma 'h ee ba'r berniou douar-gôed petram ma skôes ba'r lann, ar valc'h na droc'he ket kén** : Si elle allait dans les taupinières ou-bien si tu cognais dans l'ajonc, la faux ne coupait plus *(Berrien)* ; **Me meus gwelet ba du-m(añ) gis a oa ar roujenn-lann ahe ha vis(e) un tamm goujil** : J'ai vu chez moi comme il y avait là le coteau d'ajonc, il y avait un peu de litière *(Kleden)* ; **Me so bet 'pilad lann ba'n traoñ ase his-se, ba ti ma dad ba-dreñw as(e), oa lann ba ur loch kozh gwraet ga ban(al), 'n dôenn ga banal** : Je suis allé broyer l'ajonc en bas là, chez mon père là-derrière, il y avait de l'ajonc dans une vieille hutte en chaume, le toit en chaume *(Karnod)* ; **Lann zo, ma'hat feus bet gwel(et) bodennou zo chomet ahe his-s(e) pa vé fleur mer'n neuhe, med ar re-he vije troc'het yowankoc'h** : De l'ajonc c'est, tu as probablement vu des bosquets qui sont restés là quand ils sont alors jaunes en fleure, mais on les coupait plus jeunes *(Plourac'h)* ; **Me meus bet poahet boued da ma moc'h ga treujou-lann** : J'ai eu cuit de la nourriture pour mes cochons avec des troncs d'ajoncs *(Plouïe)* ; **Beñ ya, pigur oa mïoc'h lann ba'r parkeier 'vid melchon, ma peus c'hoant, d'ar mare-se ! Seto vis(e) daw 'h o(be)r un dra menneg ga'r lann, drailhañ lann d'ar c'herseg** : Ben oui, puisqu'il y avait plus d'ajonc dans les champs que de trêfle, si tu veux, à cette époque ! Il fallait donc faire quelque chose de l'ajonc, couper l'ajonc aux chevaux *(Kleden)* ; **Ha mem oa lanniou mod a'h eent, pe-sort meus bet joñj (e)mañ ma dad 'hond... Hañ ! Ga'r c'harr gis-se, ya ha skoassellou ! Pfou ! Mamm nije owen ba'r c'harr !** : Et il y avait même des ajoncs de la façon dont ils allaient, qu'est-ce que je me rappelle de mon père allant... Han ! En charrette comme ça, oui et des ornières ! Pfou ! Maman avait peur dans la charrette ! *(Plourac'h)* ; **Troc'het ar yeot ga'r valc'h da zigass(e)d d'ar yêr dé reiñ d'ar saout ha dé lakad ba-tous(k) ar lann, dé bilad lann d'ar c'herseg !** : On coupait l'herbe à la faux pour apporter à la maison pour donner aux vaches et pour mettre parmi l'ajonc, pour broyer l'ajonc pour les chevaux ! *(Kergloff)* ; **Ur béc'h-lann gantoñ war i gein ! Ha pé seller mad deusontoñ weler 'vel un deñn 'vel me, pleg(et) un tamm bihen hag ur sakre béc'h-lann ganin war mé gein 'ha !** : Portant un faix d'ajonc sur le dos ! Et lorsqu'on le regarde bien on voit comme une personne comme moi, un peu pliée portant un sacré faix d'ajonc sur le dos ma foi ! (paréidolie à la surface de la lune) *(Kareis)* ; **Ha vije ar loened war ar lannou ba'h an dachenn 'ta 'ha ! Vïent toud assames ha pep-hini a zestume i re pé vije poent d'o(be)r !** : Les bêtes étaient sur les landes dans la parcelle tiens ! Elles étaient toutes en même temps et chacun ramassait les siennes quand il était temps de le faire ! *(Sant-Nigouden)* ; **Ba-blassou vis(e) rôet lann d'ar re-he, me(d) ar lann oa pouèr d'ar c'heseg ! Pounner vïent, sterd da zijeriñ un tamm ha tàe ur pezh kov dê** : Par endroits on leur donnait de l'ajonc, mais l'ajonc était lourd pour les chevaux ! Ils étaient lourds, un peu dur à digérer et ça les faisait devenir ventripotent *(Poullaouen)* ; **Treuchou-lann d'o(be)r tan, vijent ket troc'het berr hañ ! Vije lesket perchennou ha' vije lojet neuh(e) ba-us d'ar hreñch** : Les troncs d'ajonc pour faire du feu, on ne les coupait pas courts hein ! On laissait des perches qui étaient alors rangés au-dessus de la grange (c-à-d. à l'étage) *(Ar Fouillez)* ; **'Bénn vïer 'krog pil ar lann 'vi(d) d'ar lann bi gwellac'h 'vi(d) ar c'heseg, vis(e) troc'het yeot dé lakad ba-tous(k) ar lann c'hoazh !** : Quand on commençait à concasser l'ajonc pour que l'ajonc soit meilleur pour les chevaux, on coupait de l'herbe pour encore mélanger à l'ajonc ! *(Sant-Wazheg)* ; **Eo ! Ha mïoc'h nourrissant oa dê 'vid lann 'è, ar lann oa mad, me(d) pa vije un tamm yeot e-barzh oa gwelloc'h** : Si ! Et c'était aussi plus nourrissant pour eux que l'ajonc, l'ajonc était bon, mais c'était meilleur lorsqu'il contenait un peu d'herbe *(Skrigneg)*

- **Chouch-lann** : Souche de lande ; **(A-)benn cheñch tu deus toud ar chouchou-lann ha-toud ha neuhe é red dê chech hañ !** : Pour retourner toutes les souches de lande et tout, il leur fallait alors tirer hein ! *(Plouïe)*
- **Disac'had douar-lann** : Démolir la terre d'ajonc ; **Med toud 'benn disac'had an douar-lann ga ma brabañ oain ket kap d'o(be)r (a)nê** : Mais tout, je n'arrivais pas à démolir la terre d'ajonc avec mon brabant *(Speied)*

- **Douar-lann** : Terre d'ajonc ; **Torriñ-hawreg vise laret pe vise troiet an douar-lann ! Vise red drailhañ 'nê ga an trañch goude** : Défricher le guéret se disait lorsqu'on labourait de la terre d'ajonc ! Il fallait après le couper à la houe *(Ponvel)* ; **Braw é ha vïe aessoc'h d(a) labour(a)d, me(d) me n'on ket bet 'labour(a)d ga'n ar (ne)med an douar-lann (aha)non !** : C'est pratique et c'était plus facile à travailler (la terre), mais moi je n'ai travaillé à l'araire que la terre d'ajonc *(Speied)*
- **Piléres-lann** : Broyeur d'ajonc ; **Ar biléres-lann vije red demp troiñ** : Il nous fallait tourner le broyeur d'ajonc *(An Uhelgoat)* ; **Ur biléres-lann ha ur manèj oa, vis(e) stag(et) ar chô 'e, oa dé droiñ** : Il y avait un broyeur d'ajonc et un manège, on attachait aussi le cheval, c'était à faire tourner *(Kergloff)*
- **Skod-lann** : Souche d'ajonc ; **Med an tan vije gwraet gan skochou-lann hag petram tammou banal ue, med ar re-he sailhe an tan 'e** : Mais on faisait le feu avec des souches d'ajonc ou bien aussi des bouts de genêts, mais ceux-là faisaient prendre le feu aussi *(Pleiben)* ; **Set' go(ude)-se vïe daw doc'h chom da ziskrap(ad) ar re-s(e) toud da 'n douar, dé denn ar skodou-lann da 'n douar 'benn labour(a)d 'nèoñ war-lerc'h go(ude)-se en-dro** : Donc ensuite il vous fallait rester tous les arracher du sol, pour arracher les souches d'ajonc du sol pour la travailler à nouveau ensuite *(Speied)*
- **Troc'her-lann** : Coupeur de litière (d'ajonc)

**LANNEG** ['lɑ̃nəg-k] : [***lannec*** 1499] n.f. (pl. **lanneier** [lɑ̃'nɛjər]) ; Lande (terrain couvert d'ajonc)

**Lanneier Botcol vé lar(e)t, med oant ket dimp toud hañ !** : On dit Les Landes de Botcol, mais elles ne appartenaient pas toutes hein ! *(Sant-Nigouden)* ; **Ba-kreis ar gouañ, pa vije re dru ar lanneier, vije ket kass(et) ar saout ba lanneier** : En plein hiver, lorsque les landes étaient grasses, on amenait les vaches dans les landes *(Sant-Nigouden)* ; **Me(d) an dow doull-karr d'ond ba lanneg-heñ hag hom hañi-mimp, oa kemed treus ar harzh 'trise 'ziwar an hent-pras !** : Mais les deux entrées de champs pour aller dans sa lande et la nôtre, il n'y avait entre elles qu'à traverser le talus à partir de la grand-route ! *(Sant-Nigouden)* ; **Med klêt meus bet memes-tra lared gad hom mamm-gozh, pugur oa krennardenn p(a) oa ba Botcol : Oa ket girjer ba'r lanneier ase !** : Mais j'ai quand-même entendu dire par ma grand-mère, puisqu'elle était adolescente lorsqu'elle était à Botcol : Il n'y avait pas de talus là dans les landes *(Sant-Nigouden)* ; **War ar lanneier ha partoud ahe, pugur zo bet laket ludu war ar lanneier memes 'è, laket beb-sort warne ha kalz deus ar plantennou zo bet kollet !** : Sur les landes et partout là, puisqu'on a même mis de la cendre sur les landes, on a mis de toute sorte sur elles et beaucoup des plantes ont été perdues ! *(Sant-Nigouden)*

**LAÑS** [lɑ̃s] : [***lançc*** 1499] n.f. ; Lance / Élan

- **Dalc'hen ar lañs** : Continuer dans la lancée ; **Nann, med homañ gonterf(e) doc'h d(a) beked 'benn arc'hoazh bremañ, ma talc'h ar lañs !** : Non, mais maintenant elle vous conterait jusqu'à demain, si elle continue dans la lancée *(Kleden)*
- **Diwar-lañs** : Par-dessus la jambe ; **Hezh a ree e labour diwar-lañs** : Il faisait son travail par-dessus la jambe *(Plouïe)*
- **Kemer e lañs** : Prendre son élan ; **Ar C'hernevad na kemeret e lañs** : Le Cornouaillais avait pris son élan *(An Uhelgoat)*
- **Taol-lañs** : Coup de main / Aide ; **Matre'n mo emm un taol-lañs** : J'aurai peut-être besoin d'un coup de main *(Kleden)* ; **Roiñ un taol-lañs da al(añ) ar veuc'h** : Aider à vêler la vache *(Plouïe)* ; **Ma out di-bréss, ro un taol-lañs din !** : Si tu es disponible, donne-moi un coup de main *(Poullaouen)* ; **Vak a-walc'h on da reiñ un taol-lañs dit** : Je suis bien assez vacant pour te filer un coup de main *(Poullaouen)*
- **Torr(iñ) ar lañs** : Casser l'élan ; **Torret ar lañs** : Cassé dans son élan *(Plouïe)*
- **Troc'h(iñ) ar lañs** : Couper l'élan ; **Troc'het ar lañs** : Coupé dans son élan *(Plouïe)*
- **War lañs-traoñ** : En pente (terrain) ; **An treñ bihen, war lañs-traoñ penn da benn da-beked Ponvel** : Le petit train, en pente de bout en bout jusqu'à Plounévézel *(An Uhelgoat)*

**LAÑSAÑ / LAÑSOU** ['lɑ̃sə] ['lɑ̃su] : [***lançaff*** 1519] vb. (pl. **-et** [lɑ̃səd-t]) ; Lancer / Démarrer

**Ahe (e)maint prest da lañsañ, ar sparl bras eh beñ zo staget doc'h an ar, sert(e)namant !** : Là ils sont prêts à démarrer, le grand palonnier eh ben est attaché à la charrue, certainement ! *(Kleden)* ; **Prest oan da lañso 'benn eizh eur hanter** : J'étais prêt à démarrer pour huit heures et demie *(Poullaouen)* ; **Med 'benn ma lañset war ar vicher vis(e) popred un imaj deus ar massoner vis(e) ur vusetenn war i gein ha ur litrad-gwin barzh !** : Mais avant que je me sois lancé dans le métier, il y avait toujours une image du maçon portant une musette sur le dos contenant un litre de vin ! *(Lokarn)* ; **Me(d) pugur gou(de)-se renkeh lañsañ ar forc'had-melchon c'hoazh, sete gou(de) yee un tamm bihen 'dreñw ha sete heñw gouee be-vech !** : Mais puisque ensuite vous deviez encore lancer la fourchée de trèfle, donc après elle allait un peu en arrière et donc il tombait à chaque fois ! *(Plonee)*

- **(E)n-om lañsou** : Se lancer / S'engager ; **Pedavare da 'n-om lañsou ba'n hent-te ?** : Et quand s'engager sur cette route-là ? *(Plouïe)*

**LAÑWN / LAÑWNENN / LEÑWN / LWEÑGNEN** ['lɑ̃wn] ['lɑ̃wnən] [lẽwn] ['lwẽɲən] : [***laffn*** 1499] n.m. ; Lame

**Ha toud ar voenn jomè blok(et) ba'r leñwn** : Et tout le foin restait bloqué dans la lame *(Kleden)* ; **'Vel un heskenn meh-mod, me(d) ba'n douar, ur leñwn d'o(be)r gwachou** : Pareil qu'une scie, mais dans la terre, une lame pour faire des rigoles (hache à pré) *(Kergloff)* ; **Lampet na war lañwnenn an droc'héres ha troc'het daoñ e zow droad raog !** : Il avait sauté sur la lame de la barre de coupe et il se coupa les deux pattes avant ! *(An Uhelgoat)* ; **Ma kerzhfe ur velvedenn war-droc'h ar lañwn, droc'hfe ket he c'hov** : Si une limace avançait sur le tranchant d'une lame, elle ne se couperait pas le ventre *(Duod)* ; **Ar leñwn ? Ah ya, beñ an dra-s(e) zigouev... Matre'n pa pik(et) (a)nèi ba'n douar, nann ?** : La lame ? Ah oui, ben ça arrive... Peut-être l'avais-tu piquée dans la

terre, non ? *(Kleden)* ; **Amañ vise gwraet ga'r valz 'e, 'h o(be)r ar gwajeier, dé gempenn (a)nê, ga'r valz oun bet 'h o(be)r ha ma vis(e) daw o(be)r un' oa ur leñwn neu'n ha gwraet ga un tr(o)ad 'è, dé droc'h(añ)** : Ici on faisait aussi à la faucille, faire les rigoles, pour les arranger, j'ai eu fait à la faucille et s'il fallait en faire une, il y avait alors une lame munis d'un manche également (la hache à pré), pour couper *(Kergloff)*

**LAOSK** [losk] : [***lausq*** 1499] ad. ; Lâche / Cool / Pépère / Mou (molle) / Léger (nourriture)

**Un devezh laosk** : Une cool journée / Une journée pépère ; **Hezh zo ur labourer laosk** : Il travaille sans se forcer *(Plouïe)* ; **Un dèn laosk un tamm** : Une personne un peu molle *(Plouïe)* ; **Be laosk war da bris ma faot dit gwerzhañ** : Sois lâche sur ton prix si tu veux vendre *(Poullaouen)* ; **Boued laosk, n'eus ket kalz a nerzh e-barzh** : De la nourriture légère, qui n'est pas très énergétique *(Skrigneg)* ; **Bet meus bet klêt ma yontr lared pé 'h ee da dorriñ-hawreg, pé 'h ee da dorriñ an douar kozh ga an treñch, a-wichou nïe laezh kowled, med heñw oa laosk heñ !** : J'ai entendu mon père dire que lorsqu'il allait défricher un guéret à la houe, lorsqu'il allait défricher la vieille terre à la houe, parfois il avait du lait caillé, mais c'était léger hein ! *(Ponvel)*

**LAP** [lap] : [***lap*** 1992] ad. ; Lapement / **LAPIG** ['lapig-k] : [***lapig*** 1904] n.m. (pl. **-ou** [la'pi:gu]) ; Trou d'eau (le long des chemins creux où boivent les bêtes) (cf. **POULL-STRAP**)

**LAPAÑ** ['lapə] : vb. ; Asperger / Projeter / Éparpiller / Jeter (cf. **SKLAPAÑ**)

**LAPIN** ['lapən] : [***lapin*** 1878] n.m. (pl. **-ed** [la'pi:n(ə)d-t]) ; Lapin

**Roiñ teurc'h d'ar lapined** : Donner du pissenlit aux lapins *(Plouïe)* ; **Med ma vé mad ar lapin(e)d 'vi(d) ar re-all eint mad 'vidin-m(e) !** : Mais si les lapins sont bons pour les autres, ils sont bons pour moi ! *(Speied)* ; **D'ar mar(e)-t(e) ma lapin(ed) ah(e)-gis-s(e), lakèn un tamm melchen, ga'r valc'h droc'hèn un tamm** : À cette époque j'avais là des lapins, je mettais un peu de trèfles, je coupais un peu à la faux *(Kleden)* ; **Pé sa(v)en a-bred dac'h ar mintin, me meus tap(e)t lapin'd walc'h a-bred dac'h ar mintin gis-se !** : Vu que je me levais tôt le matin, j'ai attrapé assez de lapins tôt le matin comme ça ! *(Speied)* ; **Me voa ur plac'h deus ar c'hampagn ha moa lâet ar lapin, torre(t) e hoûg dèoñ ha goud(e)-se tennou ar lag(ad)ou (e)vid ar gwad d'hond d'an traoñ** : J'étais une fille de la campagne et j'avais tué le lapin, lui avais brisé la nuque et ensuite enlevé les yeux pour que le sang se répande *(Sant-Wazheg)* ; **Un torad lapined goueñ** : Une portée de lapins sauvages *(An Uhelgoat)* ; **Ar lapin n'é kimed leun toud a eskern ! Ha kér 'vel 'h é !** : Le lapin ne contient que des os ! Et cher comme il est ! *(Plonee)* ; **Ha 'h eemp ga'r sac'h ha ur gontell ha vije troc'het teurc'h ba kost ar c'hleuñiou partoud 'vel zo 'taw hañ deus ar re-he ! An heñi né c'hoant da vagañ e lapined, an dra-he oa mad d'ar lapined !** : Nous allions munis d'un sac et d'un couteau et on coupait du serpolet partout à côté des talus, comme il y en a toujours ! Celui qui veut nourrir ses lapins, c'était bon pour les lapins ! *(Berrien)* ; **Ha pa vise bet lahet ur yar pe ur lapin pe un dra m(e)nneket oa gwelloc'h heñ ! Se zo mad heñ !** : Et lorsqu'on tuait une poule ou un lapin ou quelque chose, c'était mieux hein ! Ça c'est bon hein ! *(Karnod)* ; **Heñ oa aet da wel(e)d hag-eñw oa ket lapin (e-)bed 'è ba'r lass** : Il alla voir s'il n'y avait pas de lapins dans le collet *(Laz)*

**LAPOUSS** ['lapus] ['lapəz-s] : [***lapoucc*** 1499] n.m. (pl. **-ed** [la'pusəd-t]) : Oiseau / Poussin / fig. Drôle d'oiseau
**LAPOUSS(ED/OU) BIHAN** : Poussin(s)

**Lapoussed bihen zo ga'r yar** : La poule a des poussins *(Plouïe)* ; **Diwall deus hezh ! Hezh so ur lapouss !** : Fais gaffe à lui ! C'est un drôle d'oiseau *(Skrigneg)* ; **Ar melved a gav mad 'nê 'è hag ar lapoussed !** : Les limaces aussi les trouvent bonnes (pommes) et les oiseaux ! *(Skrigneg)* ; **Med ur lapouss peus laret oar kanañ ? Lar dèoñ kanañ 'ta neuhe !** : Mais tu as dit avoir un oiseau qui sait chanter ? Dis-lui alors de chanter donc ! *(An Uhelgoat)* ; **Peb vran gara ih lapous** : Chaque corneille aime son poussin *(Kergrist)* ; **Ar lapoussed ganont ket ken teu an de** : Les oiseaux ne chantent pas tant que le jour n'est pas *(An Uhelgoat)* ; **Ar lapouss gano ket deuh an noñs ha c'hoazh matrehe ray ket** : L'oiseau ne chantera pas la nuit et encore peut-être ne le fera-t-il pas *(An Uhelgoat)* ; **Me meus pet lapoussou bihen, lar Yann, me zo re d'ar yar, me ta (a-)benn da horiñ (a)nê !** : J'ai eu des petits poussins, dit Yann, me suis plus fort qu'une poule, je suis capable de les couver ! *(Landelo)* ; **Deut ar lapouss d'e gowed en-dro (a)darr(e) !** : L'oiseau de retour dans sa cage à nouveau ! *(Landelo)* ; **Heñw wel ur lapouss, ur lapouss bihen** : Il voit un oiseau, un oisillon *(Landelo)* ; **Ah ! Koll é ar lapouss bihen gantoñ !** : Ah ! L'oisillon est perdu ! *(Landelo)* ; **Ar lapoussed war o brankou 'n-om sterde an eil deus egile** : Les oiseaux sur leurs branches se serraient l'un contre l'autre *(An Uhelgoat)* ; **Ur gowidellig da lakad ur lapouss** : Une petite cage pour mettre un oiseau *(Poullaouen)* ; **Ur sklodad lapoussed** : Une couvée d'oisillons *(Poullaouen)* ; **Ga'r lapoussed vé gwraet, med ga'r loned-all vé ket gwraet hañ !** : Les oiseaux ne le font pas, mais les autres bêtes le font hein ! *(Skrigneg)* ; **Ur lapouss melen braw ha barrennou gris het-ha-hed i gorv** : Un bel oiseau jaune avec des barres grises tout le long du corps (bruant) *(Poullaouen)* ; **Lapoussed oa ! (N)eizhou oa ! Feñ, brem(añ) matreh(e) ni zo deut kozh, nin ga(v)omp ket 'nê kin...** : Il y avait des oiseaux ! Il y avait des nids ! Enfin, peut-être que maintenant nous sommes devenues trop vieilles, nous ne les trouvons plus... *(Plonee)* ; **Pa teue ar poent d'an neizhou-lapoussed a'h eemp assames da glask lapoussed hag an hi(ni) a ga(v)e ar mïañ (a) vïou neuhe vije gwraet ur fritadenn-vïou pa 'n-om ga(v)emp ba'r yêr !** : Lorsque le moment venait des nids d'oiseaux, nous allions ensemble chercher des oiseaux et on faisait une omelette à celui qui trouvait alors le plus d'œufs lorsque nous rentrions à la maison ! *(Skrigneg)*

- **Lak(ad) ar lapouss ba hi neizh** : Avoir une relation sexuelle (mot-à-mot : Mettre l'oiseau dans son nid) ; **Damaig vo laket ar lapouss ba hi neizh** : Il va bientôt se la faire / Il est sur un coup *(Plouïe)*
- **Lapouss-gaol** : Chaud lapin ; **Hezh so ur lapouss-gaol** : C'est un chaud lapin *(Skrigneg)*
- **Lapouss-garzh** : Bâtard ; **Hounn(ezh) na bet ur lapouss-garzh !** : Elle a eu un bâtard ! *(Plouïe)* ; **Hezh so ur lapouss-garzh 'e !** : C'est aussi un bâtard ! *(Plouïe)*

- **Lapouss-mor** : Oiseau de mer ; **Ar lapoussed-mor memes-mod, 'benn weloh 'nê hond oc'h an nec'h, ar loar lar lar vo amzer braw, lar (v)o sec'h memes ha benn-neuhe war-lerc'h 'hond toud doc'h an traoñ, neu'n zo sin ar glaw** : Idem pour les oiseaux de mer, avant que tu les voies venant de l'est, la lune dit qu'il fera beau, qu'il fera même sec et pour-lors après qu'ils viendront tous de l'ouest, c'est alors signe de pluie *(Kleden)*
- **Ma lapouss bihen** : Mon chéri *(Skrigneg)* ; **Dond a res, ma lapouss-bihen, da bourmen ganen-(m)e bord ar mor** : Mon chéri, tu viens te promener avec moi sur la plage ? *(Skrigneg)*
- **Taper-lapoussed** : Écouteur aux portes ; **Chilowerien ha' 'h a da jilou ba'h toull-preness un' mennañket, pe toull-an-nor un' bennañket : Hezh zo un taper-lapoussed** : Des indiscrets qui vont écouter aux fenêtres ou aux portes : C'est un écouteur aux portes *(Skrigneg)*

**LAPOUSS-AN-ANKOU** [lapus'nãŋkə] n.m. (pl. **lapoussed-an-Ankou** [la'pusədə'nãŋkə]) ; Chouette effraie (cf. **FRISAER** ; **SKRIJÉRES-NOS**)

**Kowenned, lapouss-an-Ankou** : Des chouettes, la chouette effraie *(Lannedern)* ; **Klêt na lapouss-an-Ankou skrijal an nos a-raog** : Elle avait entendu l'effraie hululer la veille au soir (présage de mort) *(Poullaouen)* ; **Me meus klêt lapouss-an-Ankou, beñ toud an dra-he oa sin** : J'ai entendu la chouette effraie, ben tout ça c'était présage *(Kareis)* ; **Beñ oa kont dit doc'h ar lapouss-an-Ankou** : Ben on t'a parlé de la chouette effraie *(Kleden)*

**LAPOUSS-STRAK** [lapus'strak] : n.m. (pl. **lapoussed-strak** [la'pusəts'trag-k) ; Traquet pâtre

**Ar lapouss-strak, hemañ ra trous (e)vel strakañ mein** : Le traquet fait un bruit de pierres qu'on cogne l'une contre l'autre *(Poullaouen)*

**LAR-DISLAR** [lɑːrdis'lɑːr] : ad. ; Contradictoire

**Ya, med ar reñ-he so lar-dislar...** : Oui, mais ils sont contradictoires *(Skrigneg)*

**LARD** [lard-t] : [***lart*** 1396] ad. & n.m. ; Gras (-se) / Graisse

✗ *m. comp.* : ***beuc'h-lard*** ; & *cf.* : ***afer, se***

**Ar c'heseg vije lard** : Les chevaux étaient gras *(Skrigneg)* ; **Aet zo ga'r làer ur marc'h bras ha lard** : Le voleur a dérobé un cheval grand et gras *(An Uhelgoat)* ; **Ya, ma droiè kalz vis(e) daw lak(ad) ar lard dê alïes** : Oui, si elle tournait beaucoup, il fallait les graisser souvent *(Kareis)* ; **Med ur marc'h a voa ha' voa un' treut-treut-treut da wel, treutoc'h (e)vi(d) ar re-all, ar re-all voa lard toud ! Heñ voa ket** : Mais il y avait un cheval qui était tellement maigre à regarder, plus maigre que les autres, les autres étaient bien gras ! Lui ne l'était pas *(Plonee)* ; **Un tamm lard pe-moc'h vije gwraet** : On faisait un peu de graisse de porc *(Skrigneg)* ; **Dow goste ar pi-moc'h istribilh, lard neuhe** : Deux côtés du cochon en suspens, gras alors *(Skrigneg)* ; **Loned deus ar c'hàerrañ, lard, flamm ha flour ar blew war'nê** : Des bêtes parmi les plus belles, grasses, au poil éclatant, lisse et doux *(An Uhelgoat)* ; **Nije ket lard d'ar roujou ha dre-se vijent klêt o wigourad** : Il n'y avait pas de graisse aux roues et par conséquent on les entendait grincer *(An Uhelgoat)* ; **Neuhe vise laret vïe re dru ma vïe re lard** : On disait donc qu'il était trop gras s'il y avait trop de graisse *(Plouïe)* ; **Oh ! An dra-h(e) ra poan, ya ! Ha sell vije laket lard gwich-all blame dê da je(rr)iñ** : Oh ! Ça fait mal, oui ! On mettait donc autrefois du saindoux afin qu'elles se referment (gerçures) *(Skrigneg)* ; **Vijent ket lard toud hañ ! Bremañ sur vé kalz mignoc'h (a) voued da roiñ dê, maïs ha-traou** : Elles n'étaient pas toutes grasses ! C'est sûr que de nos jours on a beaucoup plus de nourriture à leur donner, du maïs et tout *(Ar Fouillez)* ; **Hem(añ) oa sañs(et) ar moell ha vise daw dê tenn(añ) (a)nê beb ar mar(e) d(a) lakad lard dê ha vis(e) lesk(et) ar brankariou war an douar ha ga'r peul-koat, c'hwi dennè** : C'était censément le moyeu et il fallait les extraire une fois le temps pour les graisser et on laissait les brancards sur le sol, munis d'un pieu de charrette, vous les extrayiez *(Kareis)* ; **Ur lard spessial vis(e) 'è, me(d) welan ket lard ar mo(d)-s(e) kin, ar reñ-h(e) vise ba gouestou, ba gouestou a-peu-prè 'vel ar voutailh ahe, da-veked ahe** : Il y avait aussi une graisse spéciale, mais je ne vois plus de graisse comme ça, elles étaient dans des boîtes, dans des boîtes à-peu-près comme la bouteille là, jusque-là *(Kareis)*

- **Bar(a)-lard** : Pain au saindoux ; **Med neuhe vis(e) debet bar(a)-lard mignoc'h 'e pé vïe ket kalz amann** : Mais alors on mangeait aussi plus de pain au saindoux quand il n'y avait pas beaucoup de beurre *(Plonee)* ; **Oh lard ! Lard teuñet, lard-moc'h, lard teuñet vïe debet 'ta ! Da ver(e)nn-vihen vïe debet bar(a)-lard blam da gaoud an amann da werzhañ !** : Oh de la graisse ! De la graisse fondue, de la graisse de porc, on mangeait de la graisse fondue ! Au goûter on mangeait du pain au saindoux afin d'avoir du beurre à vendre ! *(Plonee)*
- **Boned kras-lard** : surnom de la coiffe du Poher (surnommée « camembert » en français)
- **Kig-lard** : Viande de porc ; **Ar c'hig-lard, vïent ket laket barzh ! Ar c'hig-lard vïe gwraet kostennou gantoñ !** : La viande de porc, on ne les incorporait pas ! On faisait des côtes de la viande *(Kallag)*
- **Lard du** : (du) Cambouis (à graisser les roues de charrette) ; **Lard du, lard gross oa-heñw** : Du cambouis, c'était de la graisse grossière *(Laz)* ; **Ar baotred yowank-kozh oa gleet teuñvañ 'nê toud d'o(be)r lard du !** : (hum.) Les vieux garçons, il aurait fallu tous les fondre pour en faire du cambouis ! *(Laz)*
- **Lard (e)vel ur pi-moc'h** : Gras comme un cochon *(Skrigneg)*
- **Lard-pil** : Bien gras (-se) ; **Ur veuc'h lard-pil** : Une vache bien grasse *(Ar Fouillez)*
- **Pe-moc'h-lard** : Cochon d'engraissement ; **Ar re-s(e) neus deb(et) meurd a be-moc'h-lard demp-ni !** : Ils nous ont mangé plusieurs cochons d'engraissement ! *(Speied)*

**LARDADENN** [lar'dɑːdən] : [***lardadenn*** 1992] n.f. (pl. **-ou** [larda'dɛnu]) ; Correction (raclée)

- **Tapañ ur lardadenn** : Recevoir une correction ; **Tapet na ur lardadenn** : Il avait reçu une correction *(Poullaouen)*

**LARDAÑ / LARDO** ['lardə] ['lardo] : [***lardaff*** 1499] vb. ; Engraisser (un animal) / Graisser (un mécanisme)

**Poent é daoñ lard' i garr !** : Il est temps qu'il graisse sa charrette ! *(Kareis)* ; **Sourikal ra ar c'harr, poent é lardo (a)naoñ** : La roue de la charrette grince, il est temps de la graisser *(Kergrist)* ; **Ken lardet 'vel vije vê bet voien da lak ur litrad-dour da jom war e gein** : Il était si engraissé qu'il y aurait eu moyen de faire tenir un litre d'eau sur son dos *(Plouïe)* ; **Lardañ ar c'heseg** : Engraisser les chevaux *(Skrigneg)* ; **Ha pa vije e zorn war ar loned da wel pesse mod oa lardet ar loned ha toud** : Et lorsqu'il posait sa main sur les bêtes pour voir comment elles étaient engraissées et tout *(An Uhelgoat)* ; **Ya med ar c'hole neuhe, an dra-he zo un afer-all hezh vé troc'het blam da lardañ hezh**: Oui mais alors le taurillon, ça c'est une autre affaire, il est castré pour l'engraisser *(Lannedern)* ; **Ma vïe tri chô vïe kemeret ur chô, 'nèoñ dé livrañ, dé gass da lardañ d'ar C'hast(e)ll-Ne, p(e)tram dé Golloreg** : S'il y avait trois chevaux on en prenait un, pour le livrer, pour l'amener se faire engraisser à Chateauneuf-du-Faou ou-bien à Collorec *(Plonee)* ; **Sè ! Ar saout-kig vise ràet ar voenn mad dê da lardañ 'nê** : Tiens ! On donnait du bon foin aux vaches à viande pour les engraisser *(Ponvel)* ; **Tewoc'h un tamm bi(he)n hag wechou vis(e) daw lard' ar c'harr beb pe(va)r-pemp mis petra ! An dra-h(e) zepand ma reèh ur bern charreadejou, ma reèh ur bern labouriou vis(e) daw lard' (a)nèoñ alïessoc'h pet(r)a !** : Un petit peu plus gros et parfois il fallait graisser la charrette tous les quatre-cinq mois quoi ! Ça dépend si vous faisiez énormément de grands charrois, si vous faisiez énormément de travaux, il fallait la graisser plus souvent quoi ! *(Kareis)*

**LARDIGENN / LARDÏENN** [lar'diːgən] [lar'diːɟən] [lar'diːən] : [***lardigenn*** 1992] n.f. (pl. **-ed** [lardi'gɛnəd-t] [lardi'ɟɛnəd-t]) ; Bavard (-e) / Mouchard (-e)

**Ar lardïenn-mañ zo ur gravadenn den** : Ce mouchard ci est un gredin *(Poullaouen)*

**LARDIGENNEREZH** [lardigɛ'nɛːrəz-s] : [***lardigennerezh*** 1992] n.f. ; Taquinerie(s)

**Lardigennerezh forz pegement** : Des taquineries tant que tant *(Poullaouen)*

**LARDOUSENN** [lar'duzən] : [***lardousenn*** 1992] n.f. (pl. **-ed** [lar'duzɛnəd-t]) ; Bavard (-e) impénitent (-e)

**Hezh zo ur lardousenn !** : Qu'est-ce qu'il est bavard ! *(Plouïe)*

**LARED / LAR** ['lɑːrəd-t] [lɑːr] : [***lauaret*** 1633] vb. ; Dire / Désigner

**Memes-tra lar** : Ça dit la même chose *(Speied)* ; **Lar demp 'ta !** : Dis-nous donc ! *(Skrigneg)* ; **An dra-he n'é ket aes lared** : Ce n'est pas facile à dire *(Lannedern)* ; **Pet(r)a larin dit gwelloc'h ?** : Que puis-je te dire de mieux ? *(Brennilis)* ; **Bon Roger ! Pet(r)a zo laret dit neuhe ?** : Bon Roger ! Alors qu'est-ce qu'on t'a dit ? *(Skrigneg)* ; **Petra vije laret deus ar re-he deja ? ...** : Qu'est-ce qu'on disait d'eux déjà ? ... *(Plouïe)* ; **Pe-naos a'h añw da lar'd dit...** : Comment vais-je te dire... *(Skrigneg)* ; **Un dèn vïe laret sirïus** : Une personne que l'on disait sérieuse *(Kergloff)* ; **Sell ! Pe-naos a larin-me dec'h...** : Regardez ! Comment vous dirai-je... *(Skrigneg)* ; **Ar re-he é red da lar toud dê !** : Il faut tout leur dire ! *(Skrigneg)* ; **Laret ma dec'h ar wich-all, ma ket lar(e)t dec'h ?** : Je vous avais dit la dernière fois, je ne vous avais pas dit ? *(Skrigneg)* ; **Oh ! Un dra ha' vije lar(e)t kalz ha papred a vé lar(e)t** : Oh ! Une chose que l'on disait beaucoup et que l'on dit toujours *(Skrigneg)* ; **Ale ! Hemañ na kalz a draou da houll diganes, a lare** : Allez ! Il avait beaucoup de choses à te demander, disait-il *(Skrigneg)* ; **D'ar mar(e)-se vise daw d'ar merc'hed, ko(s)i-(a-)walc'h, mond ga'r re vise laret dê ga o zud pepred** : À cette époque-là les filles devaient, quasiment, aller avec ceux qui leur étaient désignés par leurs parents *(Plonee)* ; **Ha goude... Lar 'ta te, petra oa goude ?** : Et après... Dis-moi toi, y avait quoi après ? *(Skrigneg)* ; **Ne lar ket a how / Ne lar ket gow** : Il ne ment pas *(Plouïe)* ; **Pe-sort hano vé gwraet deuh ar *chignon* ? An dra-he lares ?** : Quel nom a le « chignon » ? C'est ça que tu dis ? *(Skrigneg)* ; **Lar geier** : Mentir ; **Hag e wreg a lare** : Et sa femme disait *(Berrien)* ; **Ayayayayay !!! Oh laron dit sè !** : Ayayayayay !!! Oh j'te l'dis tiens ! *(Skrigneg)* ; **Ma ra (e)veld a larin-me daoñ 'ho eürus** : S'il fait comme je luis dit il sera heureux *(Berrien)* ; **Be so 'e ha vise laret** : Il y en a aussi dont on disait *(Plouïe)* ; **Kompren a rañw petra lares** : Je comprends ce que tu (veux) dire *(Skrigneg)* ; **Din-me oh lipr da lared pezh peus c'hoant** : Tu es libre de me dire tout ce que tu veux *(Sant-Hern)* ; **Amañ oa ur gomz evid lared** : Ici on avait un mot pour dire *(Plouïe)* ; **An dra-se vïe laret alïessoc'h** : On disait plus souvent ça *(Plouïe)* ; **Laret pa din lar pa gwin mad** : Tu m'avais dit que tu avais du bon vin *(Skrigneg)* ; **Daoust ha-hañw gallin lared dec'h in brezhoneg** : Est-ce que je vais bien pouvoir vous dire ça en breton *(Skrigneg)* ; **A-wechou meus bet klêt lared** : J'ai parfois entendu dire *(Plouïe)* ; **Pe-sort mod larin doc'h walc'h** : Comment te dirais-je *(Landelo)* ; **Tud ha vise laret nïe chañs** : Des gens dont on disait qu'ils avaient de la chance *(Plouïe)* ; **Aneet meus ar proïbissïon, laret ar *régime sec* deuhoutoñ dec'h** : J'ai connu la prohibition qu'on appelait jadis le régime sec *(Ar C'hastell-Ne)* ; **N'on ket gouest da lar dit** : Je ne peux pas te dire *(Plouïe)* ; **Pet(r)a vé laret deuhoute c'hoa(zh) ?** : Que dit-on d'eux encore ? *(Lannedern)* ; **Be oa laret** : On disait *(Plouïe)* ; **Deus mod lar ar richenn** : D'après ce que dit la légende *(Landelo)* ; **Lar traou dreñw an dud** : Parler dans le dos des gens / Dénigrer les gens *(Plouïe)* ; **Lared a reen da ma soñj** : Je me disais en moi-même *(Plouïe)* ; **A-benn ar fin oa deut da lared demp la oa echu** : On est finalement venu nous dire que c'était terminé *(Plouïe)* ; **Ha lare en e soñj** : Et se disait en lui-même *(Landelo)* ; **Lar papred !** : Dis toujours ! *(Landelo)* ; **Ma meus laret n'añw ket da zislared** : Si j'ai dit, je ne vais pas contredire *(Skrigneg)* ; **Pezh a houien laren** : Je disais ce que je savais *(Skrigneg)* ; **Am(añ) vé lar(e)t un tamm mïoc'h dalc'h-mad** : Ici on dit toujours un peu plus *(Skrigneg)* ; **Ma-kar doc'h bi laret din a-raog an dra-s(e) oa reñket pell-zo !** : Si tu avais cru bon me dire ça avant ce serait arrangé depuis longtemps ! *(Sant-Hern)* ; **Ha lar meh-mod daoñ** : Et il lui dit de la même façon *(Landelo)* ; **Petra laro Yann ?** : Que dira Yann ? *(Landelo)* ; **Ar c'hure oa laret daoñ be (a-)benn deg eur** : On a dit au vicaire d'être pour dix heures *(Landelo)* ; **Laret so din emañ mar(w)** : On m'a dit qu'il était mort *(Kergrist)* ; **Laret ma a-raog oa-hi ur plac'h onest** : J'avais dit précédemment qu'elle était une femme honnête *(Landelo)* ; **Pegur oa laret daoñ ga e wreg** : Puisque son épouse lui a dit *(Landelo)* ; **Pep-hini lar pezh teu ba e soñj** : Chacun dit ce qu'il lui passe par la tête *(Berrien)* ; **N'ounn ket ped <u>k</u>wech* zo bet laret din mond da wel** : Je ne sais pas combien de fois on m'a dit d'aller voir *(Berrien)* (*<u>sandhi</u> **ped + gwech**) ; **Hag a larin doc'h** : Je vais vous dire *(An Uhelgoat)* ; **Oh eo ! Kalz a draou zo voien da lared ahe his-se sur 'ha** : Oh si

tiens ! Il y a plein de chose à dire là sûrement *(Plouïe)* ; **Ar liw deus ho peg lara (e)ma ar foerell ganac'h pe neve bet !** : Ton teint indique que tu as la diarrhée ou que tu l'as eue récemment ! *(Kergrist)* ; **Med an heñi-all na ket laret an dra-he din gwech e-bed...** : Mais l'autre ne m'avait jamais dit ça *(Plouïe)* ; **Lar ra tammou traou** : Il dit quelques trucs *(Plouïe)* ; **Pe-hano oa ? Daon ! Kaoud a ra diñ an dra-h(e) lar un dra m(e)nnañket di(n)-m 'e...** : Quel nom avait-elle ? Dam ! Je crois bien que ça me dit aussi quelque chose... *(Skrigneg)* ; **Ha ma klêt ar gurun goude, laret (e)ma Paol-gozh (o) hond mell-divell (e)tresseg an ivern ha tan gantoñ ba'n e rèr** : Et si après vous entendez le tonnerre, dites que c'est le vieux Paul qui rentre en vrac en enfer, il avait le feu au cul *(Poullaouen)* ; **An dra-he zo un dra, ma zad, n'é ket aes da lared** : C'est une chose, mon père, qui n'est pas facile à dire *(Sant-Hern)* ; **Lod meus soñj da glêd lared ur wech oan ket (e)n-om ga(v)et ba un ti ha 'h oa ur plac'h ene** : Je me rappelle avoir entendu certains dire une fois que je m'étais retrouvé dans une maison et une femme s'y trouvait *(Kalaner)* ; **Set(u), me, (e)vid lared doc'h ar wirione sè** : Donc, moi, pour vous dire la vérité donc *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Laret so din emañ mar(w)** : On m'a dit qu'il était mort *(Kergrist)* ; **Ar person noa laret an dra-he dec'h ?!** : Le recteur vous avait dit ça ?! *(Plouïe)* ; **Peta vé laret a ra ? Droug pe ?** : Qu'est-ce qu'on dit qu'il fait ? Du mal ou ? *(Skrigneg)* ; **Lar(et) so din ga ar juri meus un eubeules vad** : Le jury m'a dit que j'ai une bonne pouliche *(Karnod)* ; **Da Sant-Yann ar Lapoussed laron dit !!** : Je te dis à Saint-Jean des Oiseaux !! *(Plouïe)* ; **C'hoant a heus a larefen dit pe-naos a rañw ?** : Veux-tu que je te dise comment je fais ? *(Skrigneg)* ; **Matrehe hag intentet ket mad an traou petramed laron ket mad** : Peut-être ne discernez-vous pas bien les choses ou bien je ne dis pas bien *(Plonee)* ; **Oh ! Ma den mad, laret ket traou mod-se (e)vel-kent ! Vé ket laret traou mod-se vé !** : Oh ! Mon brave, ne dîtes pas des comme ça tout de même ! On ne dit pas des choses comme ça ! *(An Uhelgoat)* ; **Ya-ya, as(e) so bet laret beb sort traou** : Oui, oui, on dit là toutes sortes de choses *(Ponvel)* ; **Sete Yann na tapet an niñsel ahe ha rôet un droiad d'an hin'-gozh ha hemañ, houzoh walc'h, aet an niñsel gantoñ sete pet(r)a larche daoñ ?** : Yann a donc là pris le drap et tiré un coup avec la vieille et lui, vous savez bien, il a dérobé le drap, donc qu'est-ce qu'il lui dirait ? *(Skrigneg)* ; **Oh ! Laret so tro-walc'h ar mo(d)-se !** : Oh ! On a assez dit comme ça ! *(Plouïe)* ; **Ah ! Me lar dit vije gwelet beb sort hañ...** : Ah ! Moi j'te dis qu'on en voyait de toute sorte hein... *(Skrigneg)* ; **Petra lar-hi deus toud an dra-he ?** : Que dit-elle de tout ça ? *(Skrigneg)* ; **'N ur momant, laron ket la tin ket, med ar momed-mañ n'on ket 'vid dond** : Dans un moment, je ne te dis pas que je ne viendrai pas, mais pour le moment je ne peux pas venir *(Skrigneg)* ; **N'ounn ket pet(r)a vé lar(et) d'anê e brezhoneg (aha)naon, meus ket klêt kaos da 'n dra-(ho)nt 'ha !** : Je ne sais pas ce qu'on en dit en breton, ma foi je n'ai pas entendu parler de tout ça ! *(Speied)*

- **Derc'hen lared** : Persister à dire ; **Mi zerc'he lar(e)d da ma dad** : Je persistais à dire à mon père *(Lokarn)*
- **Evel lares** ['vɛ'lɑːrəz-s] ['vɛ'læːr'z-s] : Comme tu dis ; **Me meus klêt 'vel lares, me(d) ma ket joñj** : J'ai entendu comme tu dis, mais je ne me souvenais plus *(Skrigneg)* ; **Pudur, 'vel lær's, amañ é dou'r-men' 'ha !** : Puisque, comme tu dis, ici c'est de la terre de montagne ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Ya, 'vel lær's, beñ be zo kalz a gomjennou hag a vé pass lar(e)t meh-mod barzh kement parros so toud !** : Oui, comme tu dis, ben il y a beaucoup de mots qui ne sont pas dits à l'identique dans chaque commune qui existe ! *(Skrigneg)*
- **Galled da *ub.* lared** : Pouvoir dire ; **Hag an hü(i)l ba'r chumin(al), ma tàè c'hwezh-hü(i)l deus ar chumin(al) ba'n ti, hallè doc'h lar(e)d lar oa sin-glaw duzhtu** : Et la suie dans la cheminée, si une odeur de suie venait dans la maison de la cheminée, vous pouviez tout de suite dire que c'était signe de pluie *(Kleden)* ; **Matre'n, med pass papred 'e, an dra-s(e) zepand, med an amzer, ma vis(e) bet tomm-mat pad dow pe dri deiezh, hallè doc'h lar(e)d lar (e)moump 'hond ba harne** : Peut-être, mais tout le temps non-plus, ça dépend, mais le temps, s'il avait fait bien chaud pendant deux ou trois semaines, vous pouviez dire qu'on va vers l'orage *(Kleden)*
- **Heñ é ar sistem da lared + *vb.*** : C'est manière de dire que + *dét.* + *vb.* ; **« Heñ é gwraet i vragou daoñ raog i rewr ! » Heñ oa ar sistem da lar(e)d oa penvi'g, ma !** : « Son pantalon lui a été fait avant son cul ! » C'était manière de dire qu'il était riche, eh bien ! *(Skrigneg)*
- **Kar pa larefen dit** : Car pour te dire ; **Ya, kar pa larefen dit an traou (e)vel a oagn** : Oui car pour te dire les choses comme elles étaient *(Plourac'h)*
- **Kar pa larefen dit deus** : Car pour te parler de ; **Kar pa larefen dit deus an dañs me a ma komañset da zañsal matrehen deja (a-)benn oan deut maes ma c'havell** : Car pour te parler de la danse moi j'ai commencé à danser peut-être déjà quand je suis sorti de mon berceau *(Plourac'h)*
- **Koulz é lared** : Autant le dire ; **N'eus ket, koulz é lared, n'eus ket just (ne)med ar garrierenn ba'h ar Wask** : Il n'y a, autant le dire, il n'y a juste que la carrière du Goasq *(Skrigneg)*
- **Koulz lared** : Pour ainsi dire ; **Gaoseen ket, koulz lared, tamm galleg (e-)bed !** : Je ne parlais, pour ainsi dire, pas un mot de français ! *(Lannedern)*
- **Lar(ed) c'hwi da *ub.*** : Vouvoyer *qqn.* ; **Me meus choñj ba'h ar yêr : Mamm, deuh hi zad, a ree « c'hwi » ! A lare « c'hwi » daoñ** : Je me rappelle qu'à la maison : Maman vouvoyait son père ! Elle lui disait « vous » *(Skrigneg)* ; **Ma zad-kozh oa c'hwezeg la ha pevar-ugent pé é marw hag mamm pa gaosee deuh hi zad lare c'hwi daoñ : « C'hwi po an dra-mañ, c'hwi po an dra-he... »** : Mon grand-père avait quatre-vingt-seize ans lorsqu'il est mort et lorsque ma mère lui parlait elle le vouvoyait : « Vous aurez ci, vous aurez ça... » *(Skrigneg)*
- **Lar din 'ta ha' larin dit !** : Dis-moi donc (le mots qui me manque) et je te dirai ! *(An Uhelgoat)*
- **Lared d'*udb. udb.*** ; Nommer *qqchose* d'une certaine manière ; **Ba-blassou vé laret d'*un fil* ur « sifelenn »** : Par endroits on nomme un fil une « sifelenn » *(Plouïe)*
- **Lared d'*ub.* ober *udb.*** : Demander à *qqn.* de faire *qqchose* ; **Med ar mewel oa laret daoñ mond** : Mais on avait demandé au valet d'aller *(Plonee)* ; **Me zo 'hond da lar daoñ dond da làerezh ar gwign bremañ, da wel hag-eñw teuy** : Je vais maintenant lui demander de venir voler la brioche, pour voir s'il viendra *(Plonee)* ; **Laret meus daoñ lared dèi** : Je lui ai demandé de lui dire (à elle) *(Sant-Hern)*
- **Lared e joñj** : Dire ce que l'on pense ; **Heus kemed o(be)r mod-se ur wich hag a lari da joñj diñ** : Tu n'as qu'à faire comme ça une fois et tu me diras ce que t'en penses *(Skrigneg)*

- **Lared te da *ub.*** : Tutoyer *qqn.* ; **Nin lar ato c'hwi, nin laramp ket te** [tej] **morse** : Nous vouvoyons toujours, nous ne tutoyons jamais *(Lannedern)*
- **Lared ar pezh teu ba penn *ub.*** : Dire ce qui passe par la tête ; **Med daon ar re-m(añ)-all oaint ket kalz avañsetoc'h 'è, pedur ouïent ket ar galleg set' oa moien daoñ da lared ar pezh teue ba i benn** : Mais les autres n'étaient pas plus avancés non-plus, puisqu'ils ne savaient pas le français, il pouvait donc dire ce qui lui passait par la tête *(Skrigneg)*
- **Me lar zo dit (la) !** : Moi je te le dis (que) ! ; **Med sterd oa bet, me lar zo dit la oamp gwléb-gwléb-teil oamp toud (a-)benn oa echu** : Mais ce fut difficile, je peux te dire que nous étions trempés comme une soupe lorsque ce fut terminé *(Plouïe)*
- **N'é ket lar se on** : Ce n'est pas ce que je dis ; **Heñ glaske ar c'herveou d(a) dap ha se ree ! Feñ heñ ree 'è ! Hezh boañgne ba e damm mod heñ ! N'é ket lar se on** : Il cherchait les lacets à prendre et il faisait ça ! Enfin il faisait également ! Il peinait à sa manière hein ! Ce n'est pas ce que je dis *(Pluskelleg)*
- **N'é ket laret** : Ce n'est pas dit ; **Oh nann ! N'é ket laret, oa ket goeturiou partoud !** : Oh non ! Ce n'est pas dit, il n'y avait pas de voiture partout ! *(Ponvel)*
- **N'é ket traou da ve laret** : Ce ne sont pas des choses à dire ; **An dra-he oa ket traou da veañ laret memes-tra ! Di-raog toud an dud oa ene !** : Ce ne sont quand-même pas des choses à dire ! Devant tous les gens qui étaient présents ! *(Skrigneg)*
- ***udb.* hag a laron dec'h** : *qqchose.* dont je vous parle ; **An diw werzh hag a laron doc'h, un' deuhoute oa bet ar bla(v)ezh oan deut me da Speied amañ** : Les deux ventes dont je vous parle, une d'elles fut l'année de ma venue ici à Spézet *(Sant-Wazheg)*
- ***udb.* vé laret zo + *ad.*** ; On dit que *qqchose* c'est + *ad.* ; **Ha neuhe ur bann(a)c'h gwin vé laret zo mad** : Et alors on dit qu'un verre de vin c'est bon *(Skrigneg)*

**LARJÊNN** [lar'ʒɛ̃n] : [***largezen*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [lar'ʒɛ̃nu]) ; Chiffon graisseux (pour graisser la billig)

**Ar larjênn a vije 'torch ar billig a vije laket ah(e) 'è blam an dra-h(e) oa dru hag a zegaje da vruched** : Le chiffon à essuyer la billig était mis aussi là à cause du fait que c'était gras et que ça te dégageait la poitrine *(Skrigneg)* ; **Pa vijen à passaad da vad mo(d)-se vije lakeet ur servïed net ha laket ar larjênn ba-kreis ar servïed d'ablame d'an druani d'antreal, pa vije tommet din** : Lorsque je toussais pour de bon comme ça, on mettait une serviette propre et on mettait le chiffon graisseux au centre de la serviette afin que le graisse pénètre, vu que ça m'était chauffé *(Skrigneg)*

**LASS** [las] : [***lacc*** 1499] n.f. (pl. **-ou** ['lasu] **larssou** ['larsu]) ; Collet / Lacet / Lacs / Lanière / Rets

**Ha lod a ziseree o lass wichou, ya** : Et certains défaisaient parfois leur lacet, oui *(Skrigneg)* ; **Ha oa lakeet ur lass dèoñ justamant 'è** : Et on lui mit justement aussi un collet *(Laz)* ; **Bremañ 'h amp da lak ar lass ba'r garifoul-lapin** : Maintenant on va mettre le collet dans le passage à lapin *(Plouïe)* ; **Ah ! Te heus bet gwel(e)t lakad ? Du-m(añ) vij(e) ket laket lassou** : Ah ! Toi tu as vu mettre ? Chez moi on ne mettait pas de lacets *(Skrigneg)* ; **Bet oa bet un' 'lakad larssou 'vïe d(a) zivé** : Y en a eu un dernièrement qui était allé mettre des collets *(Speied)* ; **Heñw lake lassou, ha heñ nôa lakeet ur lass ba-di(nd)an ar glwed ba toull ar leur !** : Il mettait des collets, et il mit un collet sous barrière à l'entrée de l'aire *(Laz)* ; **Med ar lass da neuhe vije in koat 'è, tapet vije deus ar harzh ha choasisset vije ar re-vraw d'o(be)r mé-keres** : Mais pour-lors le lacet était aussi en bois, on le prenait de la haie et on choisissait les beaux pour faire si tu préfères *(Skrigneg)* ; **Kemeret ar lass dindan i gov 'vid bloukañ 'naoñ deus ar penn-ell** : Pris la lanière sous son ventre pour la boucler de l'autre bout (cheval) *(Poullaouen)* ; **Pa vije gwraet ga an treñch a vije lak(et) ur lass hir wichou hag un tamm koat ba peb penn ha sell vije heuilhet ar lass, sell neuhe vijent war-eñwn** : Lorsqu'on utilisait la houe, on mettait parfois un long lacet et un bout de bois à chaque bout et on suivait le lacet, elles étaient donc droites *(Skrigneg)* ; **Hag a ma laket ur lass deuh ar poues, deuh ur poues vé laket war ar vaskul ahe, hag a ma chechet 'naoñ mo(d)-se dreñw an noñr blam(e)d da jerr(iñ) an noñr war ma lerc'h** : Et j'avais mis un lacet à un poids, à un poids qu'on met là sur la bascule, je l'avais tiré comme ça derrière la porte afin de fermer la porte après moi *(Skrigneg)*

- **Stennañ lassou** : Tendre des collets ; **N'oun ket 'stenn lassou (aha)naon ! Me n'oun ket ur brakonier (aha)naon 'è** : Je ne tends pas de collets ! Moi je ne suis non-plus pas un braconnier *(Speied)*
- **Tapet é ba'r lass** : L'affaire est close (vendu trop vite, aux dépens du vendeur) *(Plouïe)* / Il est pris au piège ; **Tapet é ba'r lass 'è ! Yè, justamant ! Oh ! Ha d'ar mar(e)-se, an heñi vrakone, ahe oa dur an traou 'è !** : Il est aussi pris dans le collet (pris au piège) ! Oui, justement ! Oh ! Et à cette époque, c'était dur aussi pour celui qui braconnait ! *(Laz)*

**LASSAÑ** ['lasə] : [***laczaff*** 1499] vb. ; Lacer

**Ha pa vïe daw troc'h anê ga an droc'hér(e)s ahe gis-se ha lass 'nê** : Et lorsqu'il fallait les couper à la faucheuse là comme ça et les lasser *(Speied)* ; **Despugnet Yann ba'r sac'h, lasset ar sac'h ha deuh kein ar meveien** : Yann est ramassé dans le sac, le sac lacé puis sur le dos des domestiques *(Plonee)* ; **Lasset beg an horzenn ha vise digoret vid o(be)r un tok** : On lassait le pointe de la gerbe et on l'ouvrait pour faire un chapeau *(Berrien)* ; **Vise laket persou ha vïe lak(e)t un tamm plous ba beb penn ha neu'n penn-ar-benn ba-dreñw ahe gis-se, ur forc'h(a)d-plous, pugur vïe ket lasset 'nèoñ** : On mettait des poteaux et un peu de paille dans chaque bout et bout sur bout derrière comme ça, une fourchée de paille, puisqu'on ne la lassait pas *(Speied)* ; **Lasset dindan i hroñj gad ur blouk** : Lacé sous son menton à une boucle *(Poullaouen)*

**LAVIGAÑ / LAVIGO / LAVITIÑ** [la'viːgə] [la'viːgo] [la'viti] : [***laviga*** 1927] vb. ; Manier / Mouvoir (ses membres) / & vulg. Enculer

**Ur c'hi ih lavigo ur gïes** : Un chien enculant une chienne *(Kergrist)* ; **Kreis-toud, beñ ur sin(v)ezh pe diw oa gwelleet he zoworn, komañs a oa'i da lavitiñ 'nê en-dro 'darr(e)** : Tout à coup, ben en une semaine ou deux ses mains allaient mieux, elle commençait à les mouvoir à nouveaux *(Ar Fouillez)*

- **Lavigañ ra e wal ba'n aer (e)vid sec'hañ ar c'helien** : Il manie sa gaule dans les airs pour sécher les mouches (c-à-d. il ne fait rien) *(Poullaouen)*

**LAZH** [lɑ:z-s] : [vx. br. ***lath*** ; ***laz*** 1499] n.f. (pl. **-ou** ['lɑ:zu]) ; Montant (de charrue) / L'age de la charrue

**Lazh an (alar / ar)** : Le montant de la charrue *(An Uhelgoat)*

**LEC'H** [lex-h] : [vx. br. ***legh*** ; ***lech*** 1464] n.m. (pl. **-iou** ['lehju]) ; Lieu / & pronom (cf. **PLASS** ; **LEM** ; **E-LEC'H**)

**Da-beked lec'h a zigouev Elez ba'r stêr-Aon** : Jusqu'au lieu où l'Elez conflue avec (le fleuve de) l'Aulne *(Plouïe)* ; **Vise kawet tokow ba izhpenn dow c'hant metr deus lec'h oaint** : On trouvait des chapeaux à plus de deux cents mètres du lieu où ils se trouvaient *(Kergrist)* ; **N'eus ket lec'h da ve ken glorus** : Il n'y a pas lieu d'être si glorieux *(Poullaouen)*

- **Dre lec'h** : Par là où ; **Heñw roud ! Wa(r) 'n hent, dre-lec'h oa sañs(et) ar re-m(añ) da basseo** : Il se mit en route ! Sur le chemin, par là où ceux-ci étaient censés passer *(Kleden)* ; **Dre-lec'h na gallet mond** : Par là où il avait pu aller *(Kleden)*

**LEC'H-ALL / LEC'H-ELL** [le'hal] [le'hɛl] : [***lech arall*** 1464 ; ***e lec'h all*** 1659] ad. ; Ailleurs

✗ *cf.* : ***a-blassou-all, all***

**Echüet é e ferm gantoñ sete oè daw dèoñ klask lec'h-all** : Son bail a expiré il lui fallait donc chercher ailleurs *(Sant-Wazheg)* ; **Goud(e) on deut amañ ha n'on ket chomet lec'h-all** : Après je suis venue ici et je n'ai habité nulle part ailleurs *(Lannedern)* ; **Pass mïoc'h 'vid ba lec'h-ell sur !** : Certainement pas plus qu'ailleurs *(Kergloff)* ; **Amañ hi-mañ oa memes-mod 'vid ba lec'h-all !** : C'était pareil ici qu'ailleurs ! *(Lannedern)* ; **Ma ket gwel(et) neme(d) an dra-he, sete gis-se ouïen ket pe-naos oa lec'h-all** : Je n'avais vu que ça, ainsi donc je ne sais pas comment c'était ailleurs *(Berrien)* ; **Pugur 'benn ur c'hrogad amañ : Piw bêo ar c'hantonier ba Lannedern ?! Ha ba lec'h-all !!!** : Puisque d'ici un moment : Qui payera le cantonnier à Lannédern ?! Et ailleurs !!! *(Lannedern)*

- **Da ba-lec'h-all (/deus...)** : D'ailleurs ; **Oh ! Am(añ) jañch da b(a)-lec'h-all 'è** : Oh ! Ici ça change d'ailleurs aussi *(Speied)*
- **Deuh lec'h-all** : D'ailleurs (en provenance) ; **Hinïennou-all teue deuh lec'h-all 'è, med pass kalz...** : Certains autres venaient également d'ailleurs, mais pas beaucoup... *(Skrigneg)*
- **Mond (da) lec'h-all** : Aller ailleurs ; **Aet da labourad da lec'h-all hag a neu'n a teu war o his d'ar vro** : Partis ailleurs travailler et alors ils reviennent au pays *(Skrigneg)* ; **Moien oa din mond lec'h-all 'e, n'on ket staget amañ** : Je peux aussi aller ailleurs, je ne suis pas attachée ici *(Plouïe)* ; **Ma meus ket ma vlass ba ar jeu, eh beñ mi 'h a da lec'h-ell !** : Si je n'ai pas ma place dans l'affaire, eh ben je vais ailleurs *(Kallag)*

**LEC'HED** ['leɦəd-t] : [***lec'het*** 1659] n.m. (pl. **lec'hejou** [le'ɦe:ʒu]) ; Largeur / Latitude (& fig. liberté de)

**Moa ket bet lec'hed da joñjal mond hirroc'h pugur oan oblij chom ba'r yêr** : Je n'avais pas eu de latitude pour penser aller plus loin puisque j'étais obligé de rester à la maison *(Lokarn)*

**LEDAÑ** ['le:də] : [***lédana*** 1659] vb. ; Étaler / Faire Tomber / Allonger (cf. **GOURVEO**)

**Ledet o zri (ganin) war o c'hrabanou** : (Je) les ai fait tomber tous les trois à quatre pattes *(Ar Fouillez)* ; **Ha heñw tap anaoñ ha led (a)naoñ war an daol** : Et il le chope et l'étale sur la table *(Landelo)* ; **Kous(ket) ferm é-heñw c'hoazh, led(et)-hañw. Diroc'hal ra !** : Il dort encore profondément, il est étalé. Il ronfle ! *(Kleden)* ; **Hag an de war-lerc'h ma vise braw an amzer (a)darre vise ledet (a)darre war ar prad** : Et le jour suivant si le temps était de nouveau beau on l'étalait encore sur le pré (foin) *(Plouïe)* ; **Ledet war ar lor-zi** : Allongé sur le sol de la maison *(Plouïe)* ; **Hemañ oa ledet war an hent hanter-vadowet** : Il était allongé sur la route, à moitié assommé *(An Uhelgoat)* ; **Hag vïe ledet an dilhad war ar geot** : Et on étalait le linge sur l'herbe *(Plonee)* ; **Ha ma vis(e) gwraet un tamm plass daoñ, hezh zerc'hè da ledañ ha' zourè ur bern deus ar prad** : Et si on lui faisait un peu de place (à l'eau), elle continuait de s'étaler et elle irriguait une bonne surface du pré *(Kareis)* ; **Ar baotred vis(e) 'tenn ar greun deus 'zindan ar c'houfr, ledañ 'naoñ war ar leur ha deus dindan an hijéres 'è** : Les gars extrayaient le grain de dessous le coffre à battre, l'étalait sur l'aire de battage, également de dessous le secoueur *(Ponvel)*

**LEDAN / LEDEN** ['le:dɑ̃n] ['le:dən] : [vx. br. ***leteinepp, letan, litan*** ; ***ledan*** 1499] ad. ; Large

**Ya, 'velt ur vri pe-moc'h, ledannoc'h a vije penn ar votes** : Oui, comme un nez de cochon, la partie avant du sabot était plus large *(Skrigneg)* ; **Ur botou flamm-neve en e dreid hag un tok leden war-horr(e)** : Les pieds dans une paire de bottes flambant neuves et coiffé d'un large chapeau *(An Uhelgoat)* ; **Ar laezh vise laket ba podisi, ba podisi leden ahe hi-se** : On mettait le lait dans des bassines, de larges bassines là comme ça *(Ponvel)*

- **Be leden plass ar loa da *ub.*** : Avoir une grande gueule ; **Leden é plass ar loa daoñ** : Il a une grande gueule *(Plouïe)*
- **Ginou-leden** : Grande gueule *(Plouïe)*
- **Plankon leden** : (insulte) Crétin fini ; **Hezh so ur plankon leden !** : C'est un crétin fini ! *(Skrigneg)*
- **Rèr-leden** : Gros cul ; **Ur rèr leden** : Un gros cul *(Kergloff)*

**LEDANDED** [le'dɑ̃ndɛd-t] : [***ledandêt*** 1732] n.f. ; Largeur

**Ha koulskoude meu(s) ur pezh cherdin, pugur ra kajimant kant metr hed ha deg metr ledanded** : Et j'ai pourtant un grand jardin puisqu'il fait quasiment cent mètres de long et dix mètres de largeur *(Skrigneg)*

**LEDANDER** [le'dɑ̃ndɛr] [le'dɑ̃nər] : [***ledander*** 1499] n.m. ; Largeur

**Ar chiminal oa frank, ka(s)imant ledander an ti dèi** : La cheminée était ample, quasiment de la largeur de la maison *(An Uhelgoat)* ; **Nann, ur barrierenn oa ba'r silo, ree eizh metr ledan(d)er hag ar saout zebè toud pezh nïent c'hoant** : Non, il y avait une barrière dans le silo, elle faisait huit mètres de large et les vaches mangeaient tout ce qu'elles voulaient *(Lokarn)*

**LEDANNAAD / LEDENNAAD** [ledɑ̃'nɑːd-t] [lede'nɑːd-t] : [***ledanhat*** 1499] vb. ; Élargir

**LEGUMAJ / LUGUMAJ** [l(e/y)'gyməʃ] : [***legumag*** 1633] n.m. (pl. **legumachou** [l(e/y)gy'maʃu]) ; Légume(s)

**Ha c'hoa(r)i ha darc'hen ar saout, 'tiblus(k)añ ar legumaj...** : Jouer et garder les vaches, éplucher les légumes... *(Laz)* ; **Douar mad evid toud, koulz evid an ed (e)vel ar legumach** : De la terre bonne pour tout, aussi bien pour les céréales que pour les légumes *(Plouïe)* ; **Legumaj vije : Patates vije bemde deja ! An dra-he oa ur pred bemde** : Il y avait des légumes : Il y avait déjà des patates chaque jour ! C'était un repas quotidien *(Skrigneg)* ; **Ha drailhet ar lugumachou, ar pitrabes hag ar chounaved ha-toud gad ar goutell** : Et les légumes coupés, les betteraves et les choux-navets et tout au couteau *(Plouïe)* ; **Feñ ba du-mañ vïe laket ar patates (e)vidoun pugur me ga(v)en ket mad ar legumaj** : Enfin chez moi on mettait des patates pour moi puisque je n'aimais pas les légumes *(Lokmarïa) ;* **Oh ! Me ra alïes walc'h ha gav abominabl an dra-he deuh ar gooñ 'ha ! (A)ssames ga legumaj hag ar c'hig** : Oh ! Moi je fais assez souvent et trouve ça extra l'hiver ma foi ! Accompagné des légumes et de la viande *(Skrigneg)*

- **Marc'hadour-legumaj** : Marchand de légumes ; **Ur marc'hadour-legumaj a voa ene ha ganin hezh a gaosèe ar frañsè** : Il y avait là-bas un marchand de légumes et il me parlait français *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Soubenn-legumaj** : Soupe de légumes ; **Amañ vïe gwraet soubennou, vïe gwraet soubenn-legumaj** : Ici on faisait des soupes, on faisait la soupe de légumes *(Kolloreg)* ; **Houm(añ) oa soubenn-legumaj 'è, pugur oa charlotes barzh ha oa (a)val-douar 'e !** : C'était aussi de la soupe de légumes, puisqu'il y avait aussi des échalotes et des pommes de terre ! *(Kolloreg)* ; **Me ra delc'h-mad soubenn ga karotes ha pour ha ognon 'è, me blij ar legumaj din-m(e), ar mod-se ran ur soubenn 'vi(d) dow pe dri devezh** :Je fais toujours de la soupe avec des carottes, des poireaux et aussi des ognons, j'ai les légumes, ainsi je fais une soupe pour deux ou trois jours *(Ponvel)*

**LEIN** [lɛ̃jn] : [vx. br. ***nin*** ; ***lein*** 1499] n.m. ; Cime / Faîte / Haut (d'un lieu) / Sommet

**Ha vise an Ankou oa ba lein (a)n hent 'e** : Et il y a avait aussi l'Ankou qui se trouvait au sommet du chemin *(Kleden)* ; **An heñi oa o chom ba lein lann Sant-Wazheg** : Celui qui habitait au sommet de la lande de Saint-Goazeg *(Landelo)* ; **Lein an ant** : Le sommet du sillon *(An Uhelgoat)* ; **Aet oa hezh ar mo(d)-se tre da-beked lein ar blassenn** : Il était allé comme ça jusque le haut de la place *(An Uhelgoat)* ; **Dessidet nant mond toud (a)ssames ba fin ar fest ha passeiel dre lein ur grapenn** : Ils décidèrent d'aller tous ensemble à la fin de la fête et de passer par le haut de la grimpée *(Kleden)* ; **Ha p(a) oa e(rr)o war ar lein hañw huch da Frañsou-Louï** : Et lorsqu'il arriva au sommet il hurla à François-Louis *(Poullaouen)* ; **Ar c'hrog zo (e-)skourr ba'r lein amañ** : Le croc est suspendu en haut ici *(Lokarn)*

- **An tu war lein** : Le dessus *(Kergrist)*
- **War-lein** : Sur le faîte ; **Un' deus ma ouvrïerien oa koueet 'dreus-kàer deus an dôenn keit-ha lake an tuilou war-lein an dôenn** : Un de mes ouvriers fût tombé complètement en travers du toit alors qu'il mettait les tuiles sur le faîte du toit *(Skrigneg)* ; **Pugur pa vé ar boc'h war-lein an ti gomañs an dud c'hoarzhin, ur boc'h chomo ket war-lein an ti, houzoh walc'h, risk a refe !** : Puisque lorsque le bouc est sur la maison, les gens commencent à rire, un bouc ne restera pas sur le faîte de la maison, vous savez bien, il glisserait ! *(Skrigneg)*

**LEIN** [lɛ̃jn] : [***leiff*** 1499 ; ***lein*** XVI[e]] n.f. (souvent employé sans article) ; (le) Dîner (repas de midi) / Petit déjeuner

✗ *m. comp.* : ***peus-lein*** ; & *cf.* : ***dijuni, merenn, merenn-vihen***

**Ar vamm-gozh voa é prepar(iñ) hi lein** : La grand-mère préparait le dîner *(Plonee)* ; **Debet e lein gantoñ** : Il a pris son dîner *(Plouïe)* ; **Na da lein na da goan !** : Ni à dîner ni à souper ! *(Skrigneg)* ; **Pé vise debet lein vise gwraet un eur dihan** : Quand on avait dîné on prenait une heure de pause *(Plouïe)* ; **Mond a rañw da beurdibiñ ma lein bremañ !** : Je vais maintenant finir de manger mon repas (de midi) *(Skrigneg)* ; **Me meus dow chachouer a teu (a-)benn arc'hoazh da glask o lein** : J'ai deux chasseurs qui viennent demain prendre leur dîner *(Plouïe)* ; **Goude ma debret lein oan chomet d'alteriñ** : Après avoir dîné je suis resté somnoler *(Poullaouen)* ; **Yann oa 'hond da zib e lein** : Yann allait dîner *(Plonee)* ; **Neuhe pé oamp (é) teb hom lein** : Nous dînions alors *(Plouïe)* ; **(E)tre an diw verenn, (e)tre lein ha merenn** : Entre les deux collations, entre le petit déjeuner et le repas de midi *(Pleiben)* ; **Oa bet ur lein abominabl ba-ti ar c'hont neu'n** : Il y eu alors un formidable dîner chez le comte *(Plonee)* ; **(A-)wechou tàêr da zigass hon lein domp memes** : Parfois on venait même nous apporter notre déjeuner *(Lokmarïa)* ; **Me meus gwraet yod-kot da ma lein** : Je me suis fait de la bouillie de froment au dîner *(Skrigneg)* ; **Deus d'i lein 'ta ! Poah é ar patat(e)s !** : Viens manger donc (repas de midi) ! Les patates sont cuites ! *(Skrigneg)* ; **Ba ar feurmiou bras a vije ur c'horn-bod da hopal an dud d'o lein** : Il y avait un cor dans les grandes ferme pour appeler les gens à leur repas (du midi) *(Skrigneg)* ; **P(a) oagn o tond war o his ha oa e(rr)i dam-tost da bedi'r, oa deb(et) o lein gate !** : Lorsqu'ils revenaient il était pratiquement seize heures, ils mangeaient leur dîner ! *(Skrigneg)* ; **An dra-s(e) oa un tamm kousk kreis-te, un tamm pos ha 'h o(be)r un as(t)enn war-lerc'h mé lein** : C'était une petite sieste de midi, une petite pause et m'étendre après mon dîner *(Kleden)*

- **Chom ga e lein** : Rester finir son dîner ; **Set' oagn chomet ga o lein** : Ils étaient donc restés finir leur dîner *(Skrigneg)*
- **Goude lein** : Après (le) dîner / Cet après midi
- **Lein diveet, koan a-bred / Merenn e-bed** : Dîner tard, souper tôt / Pas de goûter *(Plouïe)*
- **Mond d'e lein** : Aller (dîner / petit-déjeuner) ; **Sete oamp aet d'hom lein ha hañw lar din** : On alla donc dîner et il me dit *(Plouïe)*
- **Roiñ e lein da *ub.*** : Donner son (dîner / petit-déjeuner) à *qqn.* ; **Goud(e)-se oa rôet hom lein domp ga'r person pugur dam oamp bet kestal** : Ensuite le recteur nous donna notre dîner puisque nous étions allées quêter *(Plouïe)*

**LEINIÑ** ['lɛ̃jni] : [***leiffaff*** 1499 ; ***leniaff*** XVI^e^] vb. ; Déjeuner

**Ni mamp tapet un dihastadenn sè hañ ! Pugur oamp aet da leiniñ ba ene di-rag *la vue*** : Nous nous étions faites entuber tiens hein ! Puisque nous étions allées dîner là-bas devant la vue *(Skrigneg)*

**LEM / BA-LEM** [(ba)'lem] : pronom (de **le(c'h) m(a)**) ; Là où

**Nann-nann, hezh a vije lem a zigouee** : Non-non, il était (vivait) là où il arrivait (mendiant) *(Skrigneg)* ; **Ah ! 'Lem a vent lahet ? Oh ! Gav ket din** : Ah ! Là où ils sont tués ? Oh ! Je ne crois pas *(Skrigneg)* ; **'Blassou vij(e) ket amz(er) d(a) 'n-on okupiñ deusounte, 'lem oa mamm-gozh e-bed, na den e-bed 'è** : Par endroits on n'avait pas le temps de s'en occuper, là où il n'y avait pas de grand-mère, ni personne non-plus *(Skrigneg)* ; **Ha goude 'h emp beked bord ar mor ha beb sort plassou ha lem vïemp goullet d'ond** : Et ensuite nous allions jusqu'au bord de mer et dans plein d'endroits et là où nous demandait de venir *(Kalaner)* ; **Me zo bet voaiajiñ (a)boe ba an deseriou ba'r broiou-all, lem n'eus mann e-be(d)** : Je suis allée voyager depuis dans les déserts à l'étranger, où il n'y a rien du tout *(Skrigneg)* ; **Ar jerden zo golôet lem zo patates partoud ga'r gouel-se** : Le jardin est couvert là où il y a des patates partout avec ce voile-là *(Skrigneg)* ; **Ba'h ur vor(e)nn vije laket ar goell-toas, ba-lem a vije yin blam daoñ da chom mad** : On mettait le levain dans un bol, là où c'était froid afin qu'il reste bien *(Skrigneg)* ; **Ya, leusk ar jañdarmed lem emaint ! Ar re-he meump ket emm** : Oui ! Laisse les gendarmes là où ils sont ! On n'a pas besoin d'eux *(Skrigneg)* ; **Ni zo bet paotred-saout ha merc'hed deuh ar skol neuhe lem vije kalz (a) vugale vijent kontant d'hond da blam da gaoud un dra bennaket 'e ha un' neubeutoc'h war ar boued** : Nous avons été des vachers et alors les filles de l'école, là où il y avait plein d'enfants, étaient contentes d'aller afin d'obtenir aussi quelque chose et un de moins sur la nourriture *(Berrien)* ; **Ha wechou lem a oa dour, ni 'h ee da neuñial, an dra-he oa deñjirus i(v)e** : Et parfois là où il y avait de l'eau, nous allions nager, c'était dangereux aussi *(Berrien)* ; **C'hwec'h kilometr so memes-tra, deuh ar feurm lem a oamp, da-beked Skrigneg** : Il y a quand-même six kilomètres, de la ferme où nous étions, jusqu'à Scrignac *(Skrigneg)* ; **Me(d) ar grilhed chomint ket ba-lem a vé laket temz, blij ket an temz dê** : Mais les grillons ne restent pas là où on met de l'engrais, ils n'aiment pas l'engrais *(Skrigneg)*

- **Dre-lem** : Par là où ; **Alïes dre-lem a bassee vije rôet un tamm boued daoñ** : On luit donnait souvent de la nourriture là où il passait *(Skrigneg)*
- **Lem a teu da joñj da *ub.*** : Là où ça prend à *qqn.* ; **Hag ar yir gwich-all vije toud er-maes, sell ar reñ-he ree o neizh lem a teue da joñj dê** : Et autrefois les poules étaient toutes dehors, elles faisaient donc leur nid là où ça leur prenait *(Skrigneg)*
- **Tre-lem a** : Tandis que ; **Ha tre-lem a ganomp dèi a teue da joñj dèi didoñ ! Fentus é gwel(ed) heñ !** : Et tandis que nous lui chantions, ça lui revenait dis donc ! C'est amusant à voir hein ! *(Skrigneg)*

**LEMEN** ['le:mən] : [***lemel*** 1659] vb. ; (s') Enlever / (s') Ôter / (se) Soustraire (cf. **LAMED**)

**Goud(e) neuhe pé vé poent perchiñ 'nê vé lemet ar bach kuit d'ar mar(e) vé klouar an amzer ha ahe vent ket da berchañ kin** ! : Alors après lorsqu'il est temps de les percher on enlève la bâche au moment où le temps est doux et là on n'a plus à les percher *(Skrigneg)* ; **Lem(en) a rañw (a)nê pa 'h añw dé sevel dou(a)r d'ar patates** : Je les enlève lorsque je vais buter les patates *(Skrigneg)* ; **Ur momed a vé ha' vé red sevel dou(a)r dê neuhe, an de-se leman (a)naoñ kuit hag a hadlakon (a)naoñ wa(r) o gourr(e) dizhtu** : Il y a un moment où il faut alors les buter, ce jour-là je l'enlève et le remets dessus de suite *(Skrigneg)* ; **Ar re-he so da veañ lemet 'ha !** : Ils sont à enlever ma foi ! *(Skrigneg)*

**LEMM** [lɛ̀m] : [vx. br. ***lem, lim*** ; ***lem*** 1499] ad. & n.m. ; Pointu (-e) / Vif (-ve) / Tranchant (-e) / Aiguisage

**Ur paotr lemm da ren ar c'houj** : Un gars vif pour mener l'équipe *(Poullaouen)* ; **Ur spered lemm** : Un esprit vif *(Plouïe)* ; **Hag an tour deuh an ilis oa lemm d'an ampoent-te !** : Et à cette époque-là le clocher de l'église était pointu *(Landelo)* ; **Ar vestres oa yowank c'hoazh ha dowlagad lemm oa gati** : La maîtresse était encore jeune et avait les yeux vifs *(Lopereg)* ; **Med 'n hin(i) neus ur gontell lemm so un dèn tueed, metramant ur valz lemm** : Mais celui qui a un couteau aiguisé est une personne douée, ou-bien une faucille aiguisée *(Skrigneg)* ; **Ha te zo ur merc'heter vall neuhe 'ha ! Kar ar merc'heterien mad, gwich-all, vije red dê kaoud ur gontell lemm ba'h o go(de)ll !** : Tu es alors un mauvais dragueur ma foi ! Car les bons dragueurs, autrefois, devaient avoir un couteau aiguisé dans leur poche *(Skrigneg)* ; **Laret vije « hezh so ur paotr lemm » ma vije ur gontell gantoñ hag a vije lemm !** : On disait « c'est un gars vif » s'il avait un couteau qui était aiguisé ! *(Skrigneg)* ; **Sete teue da drec'hiñ brug hag an dra-he oa ur gwal vicher toud trec'hiñ ar brug ba'h ar mene hag an dra-he vije red beañ lemm !** : Il venait donc couper de la bruyère et ça c'était un sacré boulot de couper la bruyère à la montagne, il fallait être vif ! *(Skrigneg)* ; **Ha 'benn troc'h(añ) hezh as(e) vïe daw bi lemm heñ ! Kar troc'h(añ) hezh ar mod-ell, droc'her ket an tamm yeot-hezh heñ !** : Et là pour le couper il fallait être vif hein ! Car pour le couper sinon, on ne coupe pas cette herbe hein ! *(Kleden)*

- **Gwel lemm** : Vue perçante ; **Ah ya ! Ur gwel lemm !** : Ah oui ! Une vue perçante ! *(Skrigneg)*

- **Neudenn lemm** : Fil coupant ; **An neudenn lemm amañ war an daol** : Le fil coupant ici sur la table *(Poullaouen)*
- **Taol-lemm** : Coup d'aiguisage ; **Sete neuhe ma lake i valc'h ba'h un dra hag eskeñte 'nèi vije red daoñ tap i vin-hegor(e)nn dizhtu da reiñ un taol-lemm dèi** : Donc alors s'il mettait sa faux dans quelque chose qui l'esquintait, il lui fallait prendre sa pierre à faux pour lui donner un coup d'aiguisage *(Skrigneg)*

**LEMMAÑ / LEMMEN** ['lɛ̀mə] ['lɛ̀mən] : [***lemaff*** 1499] vb. & n. vb. ; Aiguiser / Aiguisage

✗ *m. dér.* : ***hadlemmañ***

**Ya ! Pugur vije lemmet mad !** : Oui ! Puisque c'était bien aiguisé ! *(Skrigneg)* ; **War-lerc'h vis(e) daw lemm' ar valc'h hag ar valz 'è** : Après il fallait aiguiser la faux et aussi la faucille *(Karais)* ; **Lod, droug ba o c'horv kaoud douar-gôed dindan o valc'h, (é) tallañ houmañ net hag oblijet da zelc'hen beked ar lemmañ** : Certains en colère de trouver des taupinières sous la faux qui l'émoussaient complètement, ils étaient obligés de continuer jusqu'à l'aiguisage *(Poullaouen)* ; **Oa ket un ouvrïer mad ma ouïe ket go(v)eled na lemmañ mad** : Ce n'était pas un bon ouvrier s'il ne savait pas battre ni bien aiguiser *(Berrien)* ; **Ya ha aet é ganin-me da lemmañ ar gontilli-kujun** : Oui, je l'ai prise pour aiguiser les couteaux de cuisine *(Berrien)* ; **Ah ya ! Lod renke lemmañ alïessoc'h blam oa ket go(v)elet mad** : Ah oui ! Certains devaient aiguiser plus souvent parce qu'elle n'était pas bien affûtée (la faux) *(Berrien)* ; **Ur men kaled ! Ma oa ur men re gwag, na lemme ket** : Une pierre dure ! Si c'était une pierre trop tendre, elle n'aiguisait pas *(Berrien)* ; **Heñ vije lemmet, ar minowed ! Vije lemmet hag ar mo(d)-se oa aes dèi goude, houzoh walc'h** : L'alêne était aiguisée ! On l'aiguisait, c'était ainsi plus facile pour elle après, vous savez bien *(Skrigneg)* ; **Ha matrehe te oar lemmen 'nê ? Kar beañ zo lod hag a zo tueed da lemmen kontilli, sell ! Eh ! Grê un tamm 'ta da wel** : Et peut-être sais-tu les aiguiser ? Car certains sont doués pour aiguiser des couteaux, regarde ! Eh ! Fais donc un peu pour voir *(Skrigneg)* ; **Ale ! Lemm ma c'hontell !** : Allez ! Aiguise mon couteau *(Skrigneg)* ; **Daw vis(e) gouïed lemmañ, me(d) me, lemmañ reen (a)nê ! Ha gouïed a rañw 'h o(be)r papred 'vel vis(e) gwraet gwech-ell** : Il fallait savoir affûter, mais moi je les affûtais ! Et je sais toujours faire comme on faisait autrefois *(Kergloff)* ; **Beñ ya ! Pudur vije red daoñ beañ 'lemmen dalc'h-mad 'n-ur valc'hiñ un' ar mod-se pa chom ket lemm keid-se ar valc'h, an dra-he zepand petra droc'he gati** : Ben oui ! Puisqu'il lui fallait constamment aiguiser en fauchant une comme ça vu que la faux ne reste pas aiguisée si longtemps que ça, ça dépend ce qu'il coupait avec *(Skrigneg)* ; **Difer's so etre go(v)el(ed) ha lemmañ** : Il y a distinction entre battre et aiguiser *(Skrigneg)* ; **Petram ma mïe ka(v)et un' bennaket da lemmañ 'nèoñ (an treñch) pe un dra m(e)nnaket, un dra m(e)nnaket (v)o daw 'h o(be)r dèoñ !** : Ou-bien si j'avais trouvé quelqu'un pour l'affûter (la houe) ou quelque chose, il faudra bien lui faire quelque chose ! *(Plonee)*

- **Men-lemmañ** : Pierre à aiguiser ; **Ar men-lemmañ hag ar c'horn-valc'h vije staget deus ar senturenn** : La pierre à aiguiser et le coffin étaient attachés à la ceinture *(Berrien)* ; **Ha vis(e) lak(et) ur c'horn-beuc'h ga dour ha vis(e) tremp(et) ar min-lemmañ ba hezh** : Et on mettait un coffin contenant de l'eau et on y trempait la pierre à aiguiser *(Kleden)*

**LEMMER** ['lɛmər] : [***lemer*** 1499] n.m. (pl. **-ien** [lɛ'mɛrjən]) ; Aiguiseur

**Ah ! Me ga(v)e din te oa matrehe ur lemmer** : Ah ! Je croyais que tu étais peut-être un aiguiseur *(Skrigneg)*

**LENN** [llɛn] : [gaul. ***lindon*** ; vx. br. ***lin*** ; ***lenn*** 1427] n.f. (pl. **-ou** ['llɛnu]) ; Étang / Lac / Plan d'eau / Réservoir (barrage) / & Lavoir

**C'hwi peus ur lenn ba Uhelgoat, houzh zo ur lenn 'è** : Vous avez un lac également à Huelgoat, c'est un lac aussi *(Speied)* ; **Da 'r lenn tàe an dour d'ar vel(e)n ha ahe go(ude)-se vïe gwraet ar bir** : L'eau venait du barrage au moulin et là ensuite on faisait le bief de moulin *(Speied)* ; **Pass ken bras ha houzh, med ur lenn zo ur barraj 'vi(d) dalc'h an dour 'vid kass d'ar vel(in) en-dro** : Pas aussi grand que lui, mais un lac c'est un barrage pour retenir l'eau pour ramener au moulin *(Speied)* ; **An dra-he oa an eur hag a teuie an otro-person d'ar mare-se deus ar c'host-all d'ar lenn d'ober e bateriou diveo d'an ilis** : C'était l'heure à laquelle le recteur venait à cette époque-là, de l'autre côté du lac, pour faire ses dernières prières à l'église *(An Uhelgoat)* ; **Oa ket med o(be)r lennou ene ma oa nessesser** : On avait qu'à faire des lacs là-bas si c'était indispensable *(Poullaouen)* ; **Ha pé na lennet (a)nèoñ** : Et lorsqu'elle la lut (lettre) *(Kolloreg)* ; **Pemp pla so meump gouïet lar oa klask o(be)r ur lenn** : Il a cinq ans nous avons su qu'on cherchait à construire un lac *(Poullaouen)* ; **Ar pellañ meus gall(et) kleo kaos petramed kaoud da lenn diwar maner ar Rusquec é tro ar bla(v)ezh pevarzeg-kant ugent, pe tregont** : Le plus loin que j'ai pu entendre ou-bien lire sur le manoir du Rusquec date des alentours de l'an quatorze cents vingt, ou trente *(Landelo)* ; **Vorz pe-naos meus ket bet gwel(et) ar veunteun du-mañ sec'h gwich e-bed ! Ahe vije dour dalc'h-mad hag ar lenn 'è** : Peu importe comment je n'ai jamais vu la source asséchée chez moi ! Il y avait constamment de l'eau et le plan d'eau également *(Skrigneg)* ; **Sè ahe vis(e) keme(d) ur bal ba-tal ar lenn pe ga ur *manivelle* ha c'hwi a dape mod pé c'hoant ha re(n)ket stank(añ) an dour** : Tiens là il n'y avait qu'une pale face au barrage ou à la manivelle et vous preniez selon votre envie et vous deviez barrer l'eau *(Speied)* ; **Ale ! Heus ket lennet tro-walc'h 'boe an de (e)mout an de-mañ toud à lenn ?! Sklap ar c'hozh leveriou-se 'goste !** : Allez ! Tu n'as pas assez lu depuis toute la journée que tu es à lire ?! Balance ces sales livres ! *(Skrigneg)*

- **Lenn-dour** : Plan d'eau ; **Ha n'é ket bihen pugur zo seiteg devezh-arad hag en-dro daoñ zo ur lenn-dour** : Et ce n'est pas petit puisqu'il y a dix-sept journaux de terre [huit hectares et demi] et il y a un plan d'eau autour *(Skrigneg)*

**LENN** [lɛn] : [***leenn*** 1499] vb. ; Lire

**Vïe lennet Buez ar Zent bemde** : On lisait Buez Ar Zent tous les jours *(Lannedern)* ; **Lennet meus tammou traou-all** : J'ai lu pas mal d'autres choses *(Landelo)* ; **Pegur ga hemañ-all oan ket gouest da c'hoa(r)i en-or lenn ar musik** : Car avec l'autre je n'étais pas capable de jouer tout en lisant la musique *(Skrigneg)* ; **Oa ket journalio, oa ket sort e-be(d) ! Na d(a) lenn, na da dreiñ ar bajennou, na da sell deus an imachou na mann e-be(d)** : Il n'y

avait pas de journaux, il n'y avait rien ! Ni à lire, ni à tourner les pages, ni à d'images à regarder ni rien du tout *(Skrigneg)* ; **Ha ma (e)n-om laket da gomañs lenn ha da gomañs lenn leveriou** : Et je mis à commencer à lire et à commencer à lire des livres *(Kallag)* ; **Ha gis-se lennen ha' vroden ha' un tamm a doud !** : Et comme ça je lisais et je brodais et un peu de tout ! *(Kallag)* ; **Hag 'e d'an nos war-lerc'h vïe daw din-me konto dé mé breured ar lewr mis(e) lennet (e)vid dê goûd** : Et aussi la nuit suivante il fallait que je raconte à mes frères le livre que j'avais lu afin qu'ils puissent savoir *(Sant-Wazheg)* ; **Ha setou mod-all, me mïe ket bet amzer da lenn (a)naoñ, med mi gare kalz lenn** : Et donc sinon, je n'avais pas beaucoup de temps pour le lire, mais j'aimais beaucoup lire *(Sant-Wazheg)* ; **Daw oa diskiñ lenn (me)mes-tra in brezhoneg** : Il fallait quand-même apprendre à lire en breton *(Skrigneg)* ; **Ha heñw noa lennet 'nèi** : Et il la lut *(Pleiben)* ; **Ah, med amañ gi-m(añ) d'an nos vïe lennet Buhe ar Zent ha oa-heñw brezhoneg** : Ah, mais ici la nuit on lisait la Vie des Saints qui était en breton *(Sant-Wazheg)*

➢ **Lenn deus ar penn-fall** : Lire à l'envers ; **Lenn ar journal deus ar penn-fall** : Lire le journal à l'envers *(Kergrist)*

➢ **Lenn war ar loar** : Lire dans la lune ; **Lennet vïe war ar loar** : On lisait dans la lune *(Laz)*

**LEON** ['leɔ̃n] : [***Leon*** 1500] n.l. (souvent **bro-Leon**) ; (pays du) Léon

**(E)n-om blij a ree gwelloc'h ba ar men(e) (e)vid ba bord Leon** : Il se plaisait mieux à la montagne qu'au bord du Léon *(Landelo)* ; **Ha goud(e)-se pa 'h et da Leon, ahe (e)ma Treger hag ar Leoned** : Et ensuite lorsque vous allez en Léon, là c'est le Trégor et les Léonards *(Kolloreg)*

**LEONAD** [le'ɔ̃:nəd-t] : [***Leonnard*** 1732] n.m. (pl. **leonis** [le'ɔ̃:niz-s]) ; Léonard

**Ah nann, leonad kentoc'h !** : Ah non, plutôt léonard ! *(Lokmarïa)* ; **Hezh oa kourater ga Leonis** : Il était entremetteur avec les léonards *(An Uhelgoat)* ; **Ke bet oa bet ur Leonad boutower ba du-mañ un de ha gomprenen (a)naoñ** : Car il y a déjà eu un sabotier léonard chez moi un jour et je le comprenais *(Lannedern)* ; **Ha hezh, De Kerlec'h, oa ul Leon(ad), ma'hat oa kabiten ba'n arme pe un dra mennag** : Et lui, De Kerlec'h, était un Léonard, il était probablement capitaine dans l'armée ou quelque chose comme ça *(Landelo)*

**LÈR** [lè:r] : [vx. br. ***ledr*** ; ***lezr*** 1499] n.m. ; (du) Cuir / En cuir / fig. Peau

✗ *m. comp.* : ***bis-lèr, botes-lèr*** ; & *cf.* : ***kroc'hen***

◆ (du) Cuir ; **Gouïed a ret pet(r)a oa ur vreilh ? Un tamm lèr vise gwraet, vis(e) stage(t) an dow damm koat ar mo(d)-s(e), ar re-s(e) ree a-peu-prè 'hed ga'n daol ah(e), ah(e) vise lak(et) un tamm lèr mad as(e) deusoute ha staget ba'r penn ha staget ba-am(añ)** : Vous savez ce qu'était un fléau ? On faisait un peu de cuir, on attachait deux bout de bois comme ça, ils faisaient à-peu-près la largeur de la table là, on mettait un peu de bon cuir, attaché dans le bout et attaché ici *(Karais)*

◆ En cuir ; **Seier-lèr gate a-zindan o c'hasell** : Des sacs en cuir sous leur aisselle *(An Uhelgoat)* ; **Boutou-koat ga ur choukenn-lèr !** : Des sabots de bois avec une panoufle en cuir *(Skrigneg)* ; **Ur brikol zo ur varrenn-lèr ha vé stag chadennou deusountoñ** : Une bricole est une barre en cuir, et on y attache des chaînes *(Skrigneg)* ; **Toud neuhe, ar pezh oa gate (é) labourad oa traou lèr, kolierou ha-toud** : Tout alors, ils portaient pour travailler des choses en cuir, des colliers et tout *(Plonee)* ; **Ya beñ neuhe oa ur brid oa lèr hag a ree tro o venn hag amañ oa ur varrenn-hou(a)rn (ha)g a bassee** : Oui ben alors il y avait une bride en cuir qui faisait le tour de leur tête et ici se trouvait une barre de fer qui passait *(Skrigneg)* ; **Hag en-om gaoud a ree tud ene a-greis-toud : pemp, c'hwec'h ga blousoniou-lèr** [bluzɔ̃ɲu'lè:r] **deja aboe an amzer-se da wel pe-sort mod oa kont hag an traou** : Et des gens se retrouvèrent là-bas subitement : cinq, six avec des blousons en cuir déjà en ce temps-là pour voir comment ça se passait et tout *(Ponvel)*

◆ fig. Peau ; **Kaoud damant d'e lèr** : Craindre pour sa peau *(Poullaouen)*

➢ **Roiñ lèr da *ub.*** : Donner du fil à retordre à *qqn.* ; **Ha me rey lèr dê 'hat !** : Et je vais leur donner du fil à retordre ma foi ! *(Pleiben)*

**LÈRENN** [lè:rən] : [***lezrenn*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [lè'rɛnu]) ; Attache en cuir / Courroie en cuir / Lanière de fouet

**Dre-zindan vise ur lèrenn neuhe, blam kuit dê d'ond kuit** : Par-dessous il y avait alors une attache en cuir pour qu'ils ne partent pas *(Plonee)* ; **Vije hezh gad ar lèrennou a gasse an *travail* en-dro, ar mikanik da zornañ** : Il avait des courroies en cuir qui faisaient fonctionner le travail, la batteuse *(Skrigneg)* ; **War ar c'host(e) ahe vije ba beb a du, med heñ vije laket dreñw o diwskou(a)rn ahe hag ur lèrenn da stagañ neuhe ahe gis-se da zelc'h 'naoñ ferm !** : C'était là sur le côté de chaque côté, mais on leur mettait derrières les oreilles et alors une courroie là comme ça pour le tenir fermement ! *(Skrigneg)* ; **Ahe vije ur lèrenn vije deuh ar rod da lak ar vein da dreiñ goude** : Là il y avait une courroie reliée à la roue pour faire ensuite tourner les meules *(Skrigneg)*

**LESC'HOAR** ['lɛshwar] : [***les-c'hoar*** 1931] n.f. (pl. **-esed** [lɛshwa're:zəd-t] **-ised** [lɛshwa'ri:zəd-t]) ; Sœurâtre (cf. **C'HOAR-GÀER**)

**LÊSENN** ['lɛ:zən] : [***laesenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [lè'zɛnu]) ; Loi / Code / Règle

**Deut ar lêsenn d'ampech an dra-he, n'onn ket blam be-rag** : La loi est venue empêcher ça, je ne sais pas pour quelle raison *(Skrigneg)* ; **Ar re-he oa toud ar machin dê, med bremañ (a)bowe negn laket dour ba o gwin ahe ! Cheñchet ar lêsennou** : Tout était pour eux, mais maintenant depuis ils ont mis de l'eau dans leur vin ! Les règles ont changé *(Berrien)*

➢ **Ober ar lêsenn da *ub.*** : Dicter la conduite à *qqn.* ; **C'hwi teufe d'ober ar lêsenn demp-ni ?!** : Vous, vous viendriez nous dicter notre conduite ?! *(Ar Fouillez)*

- **Torr ur lêsenn** : Enfreindre une loi, un code, une règle ; **Torret peus ar lêsenn a ma laret dit !** : Tu as enfreint la règle que je t'avais dictée ! *(Berrien)*

**LESHANO** [lɛs'ɑ̃:no] : [***leshanu*** 1499] n.m. (pl. **-iou** [lɛsɑ̃'noju]) ; Surnom

**Eh ! An dra-he zo ur leshan(o) 'ta !** : Eh ! Ça c'est un surnom tiens ! *(Skrigneg)* ; **Med goud(e)-se e-se ! Hije ket joñj kin pe-sort hano nije, vije ket joñj (ne)med deuh ur leshano !** : Mais ensuite donc ! Tu ne te souvenais pas quel nom il avait, on ne se rappelait que d'un surnom ! *(Skrigneg)* ; **Ur leshano oa 'è, pugur heñ oa Guyomard hi hano ha vije gwraet « penn-e-geñkis » deusountoñ** : C'était aussi un surnom, puisque son nom était Guyomard et qu'on l'appelait « penn-e-geñkis » *(Skrigneg)*

**LESHANVAÑ** [les'ɑ̃nvə] : [***leshanuaff*** 1499] vb. ; Surnommer

**« Jean ar penn-galleg » 'vel oa bet leshanvet** : « Jean le francisant » comme il fut surnommé *(An Uhelgoat)*

**LESKEL / LESKEN / LEUSKEN / LOSKEN** ['leskəl] ['les(k)ən] ['løskən] ['lɔskən] : [***leusquel*** 1659] vb. ; Laisser

**Imsa(wo)c'h é leusken ar mo(d)-se** : C'est préférable de laisser comme ça *(Skrigneg)* ; **Lesk anaoñ ganin ! Damaig zihano !** : Laisse-le-moi ! Tout à l'heure il arrêtera ! *(An Uhelgoat)* ; **Leuskès pemp ha dapès pemp !** : Tu en laissais cinq et tu prenais cinq ! *(Karnod)* ; **Mond a rin hir-ma-hall, keid vein lesket** : Je continuerai aussi longtemps que je pourrai, tant qu'on me laissera faire *(An Uhelgoat)* ; **Ah ! Leusk da c'hoar d'ond bremañ ! Te 'h ay damaig !** : Ah ! Laisse ta sœur venir maintenant ! Toi tu iras tout à l'heure ! *(Skrigneg)* ; **Ahe oa ket droad da douched dit goud(e) ! Toud a viches lesket d'o(be)r !** : Là on n'avait pas le droit de te toucher ! On ne laissait tout faire ! *(Skrigneg)* ; **Ha leusket i vab am(añ) hag i wreg neuhen !** : Et il laissa alors ici son fils et sa femme ! *(Skrigneg)* ; **Sete vïent lesket ba'r bakejou neuhe un neubeud devechou** : On les laissait donc dans les baquets quelques jours *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Vïe losk an dour d'ond war ar prad** : On laissait l'eau venir dans le pré *(Plouïe)* ; **Na ket lesket pediñ (a)nèi** : Elle ne s'était pas faite prier *(Poullaouen)* ; **Ar mo(d)-se veh lesket d'hond d'ar gêr** : Comme ça on vous laissera rentrer chez vous *(Landelo)* ; **Med goude na bet un' neve ha oa lesk an heñi kozh neñ** : Mais après qu'il eut eu un nouveau le vieux fut alors laissé *(Skrigneg)* ; **Lesk ar preness digor** : La fenêtre laissée ouverte *(Plonee)* ; **Hag e-se e dad na lesket (a)naoñ neu'n** : Et donc alors son père le laissa *(Sant-Hern)* ; **Be zo kalz a dud ha' neus bet choaset leusken ar mêri hag ur wech nijent gwraet o manda 'h areteint** : Beaucoup de gens ont choisi de laisser la mairie, et une fois qu'ils avaient fait leur mandat ils arrêtaient *(Kalaner)* ; **Mechañs leskefeh (a)han(o)n d'echüiñ an taol** : J'espère que vous nous laisserez finir le coup *(Landelo)* ; **Den e-bed n'é bet prenet gan pezh so bet leusket** : Personne n'a été acheté avec ce qu'on a laissé *(Kalaner)* ; **Hag ar re-he na lesket (aha)namp trankil goude-se** : Après ça ils nous ont laissé tranquille *(Ar C'hastell-Ne)* ; **C'hwi peus lesket ar lapoussed d'ond ga'r lou(a)rn** : Tu as laissé le renard prendre les poussins *(Landelo)* ; **Med goud(e)-se voa bet daw din lesk mé velo d'hond gantoñ d'ar gêr** : Mais après ça il fallut que je lui laisse mon vélo pour qu'il rentre à la maison *(Sant-Wazheg)* ; **N'i ket 'ha ! Kar vi ket lesket d'hond !** : Tu n'iras pas ! Car on ne te laissera pas aller ! *(Berrien)* ; **Oh ! Lesk (a)nê, ar re-he ree mann** : Oh ! Laisse-les, ils ne faisaient rien *(Landelo)* ; **Bremañ 'h añw da lesken (a)han(o)h** : Je vais maintenant vous laisser *(Lokered)* ; **Bremañ vegn leusket d'o(be)r un tamm bihen 'vel neugn c'hoant d'o(be)r kichenn d'ar mar(e)-se...** : Maintenant on les laisse faire un peu ce qu'ils veulent alors qu'à cette époque... *(Pluskelleg)* ; **Oh bah ! Lesk(e)t an dra-he ar mod-se ! N'é ket me a'h ay da wel 'ha !** : Oh bah ! Laissez ça comme ça ! Ce n'est pas moi qui irai voir ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Ha lesket 'naoñ bord an hent ha lesket 'naoñ ba ar sac'h ene** : Et il le laissa au bord du chemin et le laissa là dans le sac *(Skrigneg)* ; **Pugur ar mod-se ragn... Hag ar mod-se rank be gwraet ha lesket, les(ke)t an dud !** : Puisque c'est comme ça qu'ils faisaient... Et c'est ainsi que ça doit être fait et laissé, on laisse les gens ! *(Plonee)* ; **Nann-nann, an dra-h(e) vijemp ket leusket d'o(be)r, lar(e)t vije demp : Ar re-he so lous !** : Non-non, on ne nous laissait pas faire ça, on nous disait : Ils sont sales ! (des vers) *(Skrigneg)*

- **Be lesket sod** : Laissé faire le fou (/la folle) ; **Oh, med mi n'on ket bet frêet kalz deuh ma veriten ! Oh nann ! Kar goûd a hounn 'hat ! Oan lesket sod un tamm pudur, houzoh walc'h, oan pelloc'h war-lerc'h ar re-all** : Oh, mais je n'ai pas été beaucoup frappé selon ce que je méritais ! Oh non ! Car je sais bien pourtant ! Qu'on me laissait faire un peu la folle, puisque vous savez bien, j'étais bien après les autres *(Skrigneg)*
- **En-om leusken kalm** : Se laisser tranquille ; **Ma teufe da joñj diñ, med pell-zo meus ket bet 'n-om interesset hañ ! Nann, bremañ 'n-om leuskon kalm** : Si je me rappelais, mais ça fait longtemps que je ne m'y suis pas intéressée hein ! Non, maintenant je me laisse tranquille *(Poullaouen)*
- **Leusken ar jeu** : Laisser tomber l'affaire ; **Ha sell ar mod-se beñ ma leusket ar jeu, pugur oa tud kapab gantoñ goud(e)** : Et tiens comme ça ben j'ai laissé tomber l'affaire, puisqu'après il eut des gens capables *(Kallag)* ; **Bon, mi 'h a da leusk ar jeu neu'n** : Bon, je vais laisser tomber l'affaire alors *(Kallag)* ; **Oh beñ, ma neus ket emm diouin eh beñ mi 'h a da leusken ar jeu !** : Oh ben, s'il n'a pas besoin de moi eh ben je vais laisser tomber l'affaire ! *(Kallag)*
- **Lesken da goueo** : Laisser tomber ; **Ha pé ma erro da zougin deus-hañ neus lesket (a)nèi da goueal** : Et lorsqu'elle tomba enceinte il la laissa tomber *(Kergrist)*
- **Lesk *ub.* da vale** : Laisser *qqn.* cheminer ; **Daon ! Te zo 'h o(be)r miser da hezh ! Leus(k) 'naoñ da val' brem(añ) !** : Dam ! Tu lui fais des misères ! Maintenant laisse-le cheminer ! *(Skrigneg)* ; **Te zigor an nor d'ar re a blij dit hag ar re a blijont ket a vé lesket da val'** : Tu ouvres la porte à ceux qui te plaisent et ceux qui ne te plaisent pas sont laissés cheminer *(Berrien)*
- **Leskel ur ganowenn** : Pousser la chansonnette *(Poullaouen)*
- **Leskel ur (pezh) bramm** : Lâcher un (gros) pet ; **Un devezh (e)n-ur hond ba he gwele na lesket ur bramm** : Un jour en allant dans son lit elle lâcha un pet *(Poullaouen)* ; **Ba-blassou kajimant vé ket droed da lesk ur bramm ! Med ahe his-se so moien dê !** : Par endroits on n'a quasiment pas le droit de lâcher un pet ! Mais là ils peuvent ! *(Skrigneg)* ; **Leskel ur pezh bramm war ar pladad-bleud ha kassed an hanter-lod da vale !** : Lâcher un gros pet sur l'assiettée de farine et en chasser la moitié ! *(Poullaouen)*

- **Losken da basseal** : Laisser passer / Autoriser à passer ; **Sete (a-)benn ar fin hañw oa losk da basseal oa** : Alors en fin de compte il était autorisé à passer *(Plonee)*
- **Losken e denn** : Tirer son coup (sex.) ; **Losket neus e denn !** : Il a tiré son coup (sex.) *(Plouïe)*

**LESOUREG / LESOURIG** [le'zu:rəg-k] [le'zu:rig-k] : [***lezourecq*** 1732] ad. ; Nonchalant (-e)

**Te zo ur paotr lesourig un tamm** : Tu es un garçon un peu nonchalant *(Skrigneg)*

**LESOURUS** [lez'u:rəz-s] : [cf. ***lesir*** XVI^e] ad. ; Négligeant (-e)

**Hezh so lesourus !** : Il est négligeant *(Kergrist)*

**LESSIVEUS** [lesi'vø:z-s] : [***lessiveusenn*** 1992] n.f. (pl. **lessiveusou** [lesi'vø:zu]) ; Lessiveuse

**Ar bilhojou oa ket daw lak(a)d anê ba'r lessiveus** : Il n'était pas nécessaire de mettre les billets dans la lessiveuse *(Sant-Wazheg)* ; **Gwelet meus ar penton bras, penton koat ! Ha lec'h vis(e) laket an dilh(ad) ha tàè dour tomm deus ar lessiveus barzh 'ta !** : J'ai vu le grand cuvier, le cuvier en bois ! Et là où on mettait le linge, l'eau chaude venait à l'intérieur de la lessiveuse tiens ! *(Kareis)* ; **Ha goud(e)-se vis(e) daw lak an dilhad ba'r lessiveus neu'n, pad n'ouïon ket ped eur ! Ha vis(e) daw 'h o(be)r tan** : Et ensuite il fallait alors mettre le linge dans la lessiveuse, pendant je ne sais combien d'heures ! Et il fallait faire du feu *(Ponvel)* ; **Ha vïe daw gwerc'h(añ) an dilhad ha vïe laket ludou ! Ha vïe laket ludou ba'r lessiveus** : Et il fallait laver le linge et on mettait de la cendre ! On mettait de la cendre dans la lessiveuse *(Plonee)* ; **Ha ba'r lessiveus oa un tüio ha hezh sa(v)è ar mo(d)-se ha ba'r penn (a)naoñ oa ur penn rond ahe ha deus an traoñ tàè an dour ba hezh ha stlabeè war an dilhad ba'r lessiveus 'ta !** : Il y avait un tuyau dans la lessiveuse et il se dressait comme ça et à son bout, il y avait là un bout rond et l'eau venait d'en bas dedans et se répandait sur le linge dans la lessiveuse tiens ! *(Kareis)*

- **Ene é leun ar lessiveus** : Là il y a des économies (argent) ; **Oh ba ene é leun ar lessiveus (a-)benn bremañ !** : Oh là la lessiveuse est pleine pour maintenant (il y a de l'argent) *(Sant-Wazheg)*
- **Ene zo traou ba'r lessiveus** : Là y a des économies (argent) *(Plouïe)*

**LESSON / LEUSSON** ['lèsən] ['løsõn] : n.f. (pl. **-iou** [lè'sõɲu]) : Leçon

**Sañset an hini nije ur gomz brezhoneg ba'h e leusson eh beñ vije tennet poeñchou digantoñ** : Celui qui avait un mot de breton dans sa leçon eh ben on était censé lui enlever des points *(Berrien)*

- **Ober ur leusson ga *ub.*** : Prendre une leçon avec *qqn.* ; **Gwraet ma teir pe beder leusson gantoñ** : J'avais pris trois ou quatre leçons avec lui *(Plouïe)*
- **Ober ur leusson da *ub.*** : Faire la leçon à *qqn.* ; **Me ma gwraet un tamm leusson dê !** : Je leur avais un peu fait la leçon ! *(Skrigneg)* ; **Sete mamm na gwraet ur leusson daoñ ha na laret daoñ** : Ma mère lui avait donc fait la leçon et lui dit *(Skrigneg)*

**LESTAD** ['lestad-t] : [vx. br. ***listat*** ; ***lestat*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [les'tɑ:du]) ; Parâtre (cf. **TAD-KÀER**)

**An hini a droc'h bara tew, hezh zo mad d'ond d'ober ur lestad** : Celui qui coupe d'épaisses tranches de pain, il est apte à devenir un parâtre *(Plouïe)*

**LESTR** [lest^r] : [vx. br. ***lest(i)r***] n.m. (pl. **-ou** ['lest^ru]) ; Futaille de verre / Bonbonne

**Un doukenn zo ur lestr ugent litr, laket ba ur baner kuit da dorriñ ar gwer, laket vé dour pe chistr barzh, pe traou ar mo(d)-se** : Une dame-jeanne est une bonbonne de vingt litres, mise dans un panier afin d'éviter de casser le verre, on y met de l'eau ou du cidre ou d'autres choses comme ça *(Plouïe)*

**LESVAB** ['lɛsvab-p] : [***lesmap*** 1499] n.m. ; Beau-fils (fils d'un des époux seulement)

**LESVAMM** ['lezvãm] : [***lesmam*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [lez'vãmu]) ; Marâtre (cf. **MAMM-GÀER**)

**Pé vé troc'het ar bara tew vé laret é-hi mad d'ond da lesvamm** : Quand on coupe le pain trop gros on dit qu'elle est bonne pour devenir marâtre *(Kleden)* ; **Pugur ar lesvamm ga(v)e gwelloc'h gwel (a)ha(n)on-me hond ga un dister** : Puisque la marâtre préférait me voir aller avec un modeste *(Poullaouen)* ; **Med an dra-he oa ur lesvamm hañ, ma vïe bet ur vamm matre'n vïe bet kontant gwel (a)ha(n)on hond mod-se** : Mais ça c'était une marâtre hein, si ça avait été une mère peut-être aurait-elle été contente de me voir aller comme ça *(Poullaouen)* ; **Me deja, dre ma oan ga ur lesvamm, houz(e)s a-walc'h, me ma ket ka(v)et chañchamant kalz, pugur ur lesvamm zo ur lesvamm !** : Moi déjà, du fait que j'étais avec une marâtre, tu sais bien, je n'avais trouvé beaucoup de changements, puisque une marâtre c'est une marâtre ! *(Poullaouen)*

**LETERN** ['letə(r)n] : [***lantern*** 1499 ; ***letern*** 1632] n.m. ; Lanterne

**Dam ! Sete am(añ) ur lete'n 'ha ! Eh, daoust ha-hañw chomon da selled braket deuh an dud ar mod-se ?!** : Dam ! En voici une lanterne ma foi ! Eh, est-ce que je reste-moi le regard braqué sur les gens comme ça ?! *(Skrigneg)* ; **Ya ! Ur lete'n hag a sklêrijenn ket kalz...** : Oui ! Une lanterne qui n'éclaire pas beaucoup... *(Skrigneg)*

- **Letern-tampet** : Lampe-tempête ; **Turlutet ga'r lete(r)n-tampet deuh an nos da voueta ar loned** : Ils s'agitaient la nuit en tâtonnant munis de la lampe-tempête pour nourrir les bêtes *(Lokmarïa)* ; **Boueta ar saout ga'r lete'n pegur n'eint ket kourajus e-bed da voueta (a)nê deuh an de, sete vïent ga'r lete'n-tampet** : Nourrir les vaches munis d'une lanterne puisqu'ils n'étaient pas du tout courageux pour le nourrir le jour, ils avaient donc leur lampe-tempête *(Lokmarïa)*

**LETR** ['lɛ̀tʳ] : n. ; Lettre (cf. ➢)

- **Klêd e letr** : En prendre pour son grade (m-à-m. entendre sa lettre) ; **Me lar dit ma klêet ma letr ! Goude oan survèiet 'ha ! Med me ka(v)et ur machin-all, me 'h ee dre ar preness pé teue ma c'hamarades da lak ar skeul diñ** : Je peux te dire que j'en avais pris pour mon grade ! Après ma foi j'étais surveillée ! Mais j'avais trouvé un autre truc, j'allais par la fenêtre lorsque ma copine venait me mettre l'échelle *(Skrigneg)*

**LEUN** [lœ̃:n] : [vx. br. ***lon*** ; ***leun*** 1499] ad. ; Couvert (-e) / Plein (-e)

**Ah ! Leun a zour !** : Ah ! Rempli d'eau ! *(Brennilis)* ; **Ha leun a low barzh...** : Et infestée de poux... (la laine de mouton) *(Kolloreg)* ; **Ur vantell hir leun a doullou** : Un long manteau plein de trous *(An Uhelgoat)* ; **Leun an ti a wrage** : La maison pleine d'épouses *(Ar Fouillez)* ; **Leun é ar bodes** : La bassine est pleine *(Plouïe)* ; **Oh ! Mad é ? Leun é ?** : Oh ! C'est bon ? C'est plein ? *(Karnod)* ; **Me meus bet leun (a) saout neuhe ba'n hangar** : J'ai eu alors plein le hangar de vaches *(Plouïe)* ; **Me ree bïer (iv)e, leun bïer (iv)e** : Je faisais aussi de la bière, plein de bières *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ar garrigell leun a baper, ya** : La brouette pleine de papier, oui *(Kolloreg)* ; **Hag a ragn leun a zeliou** : Et ils font plein de feuilles *(Skrigneg)* ; **Gis-s(e) da gamioñ vise leun delc'h-mad** : Ainsi ton camion était constamment plein *(Karnod)* ; **Ar c'hamoniou-he na roujou leun ga bandajou kaoutchou warn'nê** : Ces camions-là avaient des roues recouvertes de plein de bandages de caoutchouc *(An Uhelgoat)* ; **Ha blej 'ha ! 'Kem(en)t-ha ma-kari, p(a) é leun da gov brem(añ) !** : Chiale autant que tu voudras, vu que maintenant tu as le ventre plein ! *(Skrigneg)* ; **Pad ar bresel, m'bai, vïe brakon(e)t 'è... Pad ar bresel oa leun ged(o)n toud !** : Pendant la guerre, je parie qu'on braconnait aussi... Pendant la guerre c'était rempli de lièvres ! *(Speied)* ; **Oh ya ! Hezh so ur c'hazh leun : Oh ! Leun a gaoc'h !** : Oh oui ! C'est un chat plein : Oh ! Plein de merde ! *(Skrigneg)* ; **Ya, c'hwec'h karr petram am(añ) vïe kerc'het (a)nê ba heñchou fall ba du-(ho)nt, leun a bri !** : Oui, six charrettes ou-bien ici on allait les chercher dans des mauvais chemins là-bas, plein de boue ! *(Speied)* ; **Ar pe-moc'h vïe laet ba'r ferm ha lak(e)t ba'r bailh-kig sè, pé vis(e) lak(e)t leun, an dra-he vis(e) tap(e)t d'anèoñ** : On tuait le cochon à la ferme et on le mettait dans le bac à viande, lorsqu'il était rempli, on en prenait *(Speied)* ; **Ha 'benn arc'hoazh a'h añw da reiñ da zibiñ da ma c'hazh, kar kaou(d) a ra diñ é leun ar c'hazh, sete n'oun ket 'vi(d) lesken 'naoñ mo(d)-se** : Et demain je vais donner à manger à mon chat, car je crois qu'il est plein (chatte pleine), je ne peux donc pas le laisser comme ça *(Skrigneg)* ; **Ha patra vis(e) gwraet (e)vid kaoud mel ? Beñ vis(e) daw torpilh(añ) ur goloenn ha vis(e) gwraet ga'n heñi vis(e) jujañ vis(e) re-leun, oa ket plass kin d'ar gwen(an) dé labour(a)d ba'r goloenn** : Et que faisait-on pour avoir du miel ? Ben on torpillait la ruche et c'était fait par celui qui jugeait si c'était trop plein, qu'il n'y avait plus de place pour les abeilles pour travailler dans la ruche *(Kleden)* ; **Ar lapin n'é kimed leun toud a eskern ! Ha kér 'vel 'h é !** : Le lapin ne contient que des os ! Et cher comme il est ! *(Plonee)* ; **Ar *Champ de bataille* vise leun (a) re-yowank, 'n-om gaoud ree tud deus partoud !** : Le Champ de bataille était plein de jeunes, des gens se retrouvaient de partout ! *(Kergloff)* ; **Ur c'hached-koat leun a varrennou stank** : Une caissette en bois pleine de barres rapprochées *(Poullaouen)* ; **Hag ar bikerien-vein, ni vije leun an hent ga an aprantïed pikerien-vein** : Et les tailleurs de pierre, nous avions la route remplie par des apprentis tailleurs de pierre *(Skrigneg)* ; **Beñ vije laket ba'r ribout d'o(be)r amann pa vije leun ar pod ha deus an amann vije emm ba'n ti !** : Ben on mettait dans la baratte pour faire du beurre quand le pot était plein et selon le beurre dont la maison avait besoin ! *(Skrigneg)*

- **Ene é leun ar lessiveus** : Là il y a des économies (argent) ; **Oh ba ene é leun ar lessiveus (a-)benn bremañ !** : Oh là la lessiveuse est pleine pour maintenant (il y a de l'argent) *(Sant-Wazheg)*
- **Leun e gorv** : Plein sa musette (saoul) ; **Leun e gorv daoñ** : Il a plein sa musette (saoul) *(Berrien)*
- **Leun e gov** : Plein son ventre ; **Sant a reent an tress a-walc'h med yeent ket gwal vounnus pegur voa re leun o gov oa** : Ils sentaient assez bien la trace mais n'avançaient pas très vite car leur ventre était trop plein *(Plonee)* ; **Mi (e)mañ leun ma c'hov** : J'ai le ventre plein *(Kergrist)* ; **An hini vé re leun e gov ne vé ket gouest da haloupad** : Celui qui a le ventre trop plein n'est pas capable de courir *(Plonee)*
- **Leun e rèr** : Saoul comme un cochon ; **Leun o rèr adarr(e) !** : Encore saouls comme des cochons ! *(Plonee)* ; **Hezh vé leun e rèr bemd(e)** : Il est saoul tous les jours comme un cochon *(Poullaouen)*
- **Leun e vouellou** : Plein ses boyaux (repu) ; **Leun é i vouellou !** : Il a plein ses boyaux ! *(Karnod)*
- **Leun-kouch** : Comble / Rempli (-e) / Bondé (-e) ; **Leun-kouch an ti a wrage** : La maison bondée d'épouses *(Ar Fouillez)*

**LEUNIAÑ** ['lœ̃:ɲə] : [***leunyaff*** 1499] vb. ; Remplir

**Kemer merc'h-vihen, me rà doc'h ! Kemer ha leuniet ho towlagad hag ho kalon** : Prends mon enfant, je te l'offre ! Prends et remplis tes yeux et ton cœur *(Sant-Wazheg)* ; **Ha vije leuniet an toull ga ur werenn ha vije laket dour barzh, d'o(be)r an toull, dour yin** : Et on remplissait le trou avec un verre dans lequel on mettait de l'eau, pour faire le trou, de l'eau froide *(Lokmarïa)*

- **Be leuniet** : Être plein(e) (saoul(e)) / Être pleine (animal) ; **Mew-dall ? Pé vé leuniet !** : Complètement bourré ? Quand il est plein ! *(Skrigneg)* ; **Med me gav din é leuniet** : Mais je pense qu'elle est pleine (jument) *(Karnod)*

**LEUR / LOR** [lø:r] [lɔ:r] : [vx. br. ***lor, la(u)r*** ; ***leur*** 1371] n.f. (pl. **-iou** ['lø:rju] ['lɔ:rju]) ; (anciennement) Terrain (champ) commun au village (ex. : **Leur Gêr Vras** à *Coat Elez, Plouïe)* / Aire de battage (devant chaque ferme) / Sol

**Ha neuhe oa hadet, gwech-all vise rosellet ar leuriou raog dornañ** : Et alors on semait, autrefois on passait le rabot sur l'aire avant de battre *(Brennilis)* ; **Ha gou(de)-se oa-ñw aet ahe war ar leur ! Brem(añ) (e)ma-hi plén, 'benn-neuhe oa ket plén !** : Et ensuite il partit là sur l'aire ! Maintenant elle est plane, pour-lors elle ne l'était pas ! *(Plonee)* ; **Ar marc'h-du oa deut da zornañ ha oa ket gouest da wentañ (a)nèoñ, oa daw lesk anaoñ da goueo war ar leur, toud da goueo, pugur oa re sec'h** : On avait amené la machine à vapeur pour le battre, mais il n'arrivait pas à le vanner, il fallait le laisser tomber sur le sol, tout tomber, puisqu'il était sec *(Berrien)* ; **Set(u) pé oa dispaket toud ar plous ha toud an traou laket war ar leur (e)n ene, neñ oa chet an dour war'nê-toud ha**

**oamp deut (a-)benn ar mod-se da lao toud an tan** : Voilà lorsque toute la paille fut étalée et que tout fut mis sur le sol là-bas, on a donc jeté de l'eau dessus, et comme ça nous avions réussi à éteindre tout le feu *(Plouïe)* ; **Med (e)n-ur antreal war ar leur ahe hi-se da-houde** : Mais en entrant sur l'air comme ça ensuite *(Plouïe)* ; **Ha vïe dañset war-lerc'h ha goulskoude vïe an dud skuizh, me(d) ahe vïe dañset war-lerc'h war ar leur** : Et on dansait ensuite et pourtant les gens étaient fatigués, mais là on dansait ensuite sur le sol *(Sant-Wazheg)* ; **Hezh so da waskañ ar plous pa vé dornet da lak anè-gn in botou ! Amañ 'n-hin(i) (e)maint, houzoh walc'h, war 'r leur** : Il sert à presser la paille lorsqu'on fait le battage pour les mettre en bottes ! Elles sont ici, vous savez bien, sur le l'aire *(Skrigneg)* ; **E(rr)i é ar vapeur war ar leur** : La batteuse est arrivée sur l'aire de battage *(Skrigneg)*

- **Leur da zornañ** : Aire à battre ; **D'ar mar(e)-t(e) ar leur dé zorn' vise bras heñ !** : À cette époque l'aire à battre était grande hein ! *(Karais)*
- **Toull ar leur** : L'entrée de l'aire ; **Ha heñ nôa ket gwel(et) lar ar gard oa 'tiwoull 'nèoñ neuhe, ha heñw lake lassou, ha heñ nôa lakeet ur lass ba-di(nd)an ar glwed ba toull ar leur !** : Et il ne vit pas que le garde le surveillait alors, et il mettait des collets, il mit un collet sous barrière à l'entrée de l'aire ! *(Laz)*

**LEUR-NEVE** ['lør'ne:ve] : [***leur-newez*** 1868] n.f. ; Aire neuve

**Med ene oa ur leur ne(ve) ba'r gêr-all ene meh-mod ha'r fest-nos bremañ** : Mais il y avait là une aire neuve dans l'autre ville comme les fest-nos aujourd'hui *(Plonee)* ; **Ar re-mañ na c'hoant mond d'ar fest-nos, sur a-walc'h, pegur oa ar leur ne(ve)** : Ils voulaient aller au fest-nos, sûrement, puisque c'était l'aire neuve *(Plonee)* ; **Ha 'h a d'ar leur ne(ve), pé oa aet di** : Et il va à l'aire neuve, lorsqu'il y alla *(Plonee)*

**LEUR-ZI / LOR-ZI** ['lør,zi:] ['lɔr,zi:] : [***leur-zy*** 1838] n.m. (pl. **lorzïer** [lɔr'zijər]) ; Sol de la maison

**Gwich-all vije gwraet ar lorzïer !** : Autrefois on faisait les sols de maison ! *(Skrigneg)* ; **Ur lor-zi bri na dalc'h-mad neuhe ?** : Il avait toujours eu un sol en terre battue *(Skrigneg)* ; **Pugur gwich-all vije ur lor-zi bri** : Puisque autrefois il y avait un sol en terre battue *(Skrigneg)* ; **C'hoa(r)i kanetenn war ar lor-zi** : Jouer aux billes sur le sol de la maison *(Plonee)* ; **Distaol (a)naoñ war ar lor-zi** : Le flanquer sur le sol de la maison *(Landelo)* ; **Sete amañ neuhe oa ur lor-zi douar ha ni mamp gwraet ur lor-zi siman** : Ici donc il y avait alors un sol en terre battue et nous nous avions fait un sol en ciment *(Plouïe)* ; **Pa gomañse ar lor-zi douar krabossañ** : Quand le sol de terre battue commençait à se déformer *(Poullaouen)* ; **Toullet neizhou-yér barzh ar lor-zi douar** : Des nids de poule formés sur le sol de terre battue *(Poullaouen)* ; **Poent é soñjal o(be)r ur lor-zi ne(ve)** : Il faut penser à faire un nouveau sol pour la maison *(Poullaouen)* ; **Klêt vïe ar gwer strakal war ar lor-zi** : On entendait les verres cogner sur le sol *(An Uhelgoat)* ; **Ledet war ar lor-zi** : Allongé sur le sol de la maison *(Plouïe)* ; **Sete voa lakeet ar mestr war ar lor-zi ha laket an dud da basseal ba ar maner, ba'r sal vras** : Le maître fut installé sur le sol et fit passer les gens dans le château, dans la grande salle *(Plonee)* ; **An otrou-person oa fass daoñ war ar lor-zi hag a lare daoñ ken braw** : Le recteur était face à lui sur le sol de la maison et lui dit si joliment *(An Uhelgoat)* ; **Am(añ) é diskompes ar lor-zi ha vé laket un tamm koat dindan tro(a)d an daol** : Ici le sol de la maison est irrégulier et on met un bout de bois sous le pied de la table *(Skrigneg)* ; **Du-m(añ) vije laket ar chidour(e)n war ar lor-zi d'ar c'hi da grignad 'nèi ken vije düet toud ar lor-zi ga'r c'hi à frotañ deus ar chidour(e)n, an dra-he oa gwich-all** : Chez moi on mettait le chaudron sur le sol de la maison pour que le chien le grignote si bien que tout le sol était noirci par le chien qui se frottait au chaudron, ça c'était autrefois *(Skrigneg)* ; **Hag a vije laket an treber war-greis ar lor-zi ha ni vije en-dro daoñ** : Et on mettait le trépied au beau milieu du sol de la maison et nous étions autour *(Skrigneg)* ; **Gwich-all oa ur lor-zi bri, sell a ree mann e-bed, houzoh walc'h, pa 'h ee dindan an daol ! Ken, a-wichou, ma vijes vass daoñ, vije strinket war da ziwhar** : Autrefois c'était un sol en terre, donc ça ne faisait rien, vous savez bien, lorsque ça allait sous la table ! Si bien que, parfois, si tu étais face à lui, ça giclait sur tes jambes *(Skrigneg)* ; **Gwich-all vije torr(e)t toud ar lor-zi ga ur piloch(a)d hag a vije munudet, neuhe dreilhet ha taolet dour war'naoñ da blam da zistrempañ 'nê ha vije dañset war an dra-he neuhe, da fermaad ar pri** : Autrefois on cassait tout le sol de maison à la pioche et alors on concassait, on hachait et jetait de l'eau dessus pour les détremper et on dansait alors sur ça, pour affermir la boue *(Skrigneg)*

- **Lor-zi bleñch** : Plancher en bois ; **Ar vil(in) vije d'an dan hag a neuhe vije gwraet ur lor-zi bleñch hag an dud a vije 'chom a-us d'ar vil(in)** : Le moulin était en dessous et alors on faisait un plancher en bois et les gens habitaient au-dessus du moulin *(Skrigneg)*

**LEURENN** ['lø:rən] : [***leurenn*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [lø'rɛnu]) ; Scène / Cour / Parvis

**War leurenn ar skoul** : Dans la cour de l'école *(Plouïe)* ; **E leurenn gwraet ga reier plad** : Son parvis fait de roches plates *(An Uhelgoat)*

**LEURGÊR** ['lørgɛr] : [***leurguer*** 1572] n.f. ; Place (de village / publique)

**Pa vije hir an de 'h ee an dud war ar leurgêr da gontañ kontchou deus an abard'hê** : Lorsque le jour était long les gens allaient sur la place du village pour conter en soirée *(An Uhelgoat)* ; **Ar leurgêr oa un treuchad-douar en-dro d'ar gêr, boutin (e)tre an dud** : La place de village c'était un bout de terre autour du village, commun entre les gens *(An Uhelgoat)*

**LEVE** ['le:ve] : [***leué*** 1632] n.m. (pl. **-iou** [le'veju]) ; Dotation / Rente

**Ar re no mignoc'h leve** : Ceux qui auront plus de rente *(Plouïe)*

**LEVITENN** [le'vitən] : [***levitenn*** 1931] n.f. (pl. **-ou** [levi'tɛnu]) ; Lévite / Redingote

**Ur levitenn gantoñ war e gein mad da spontañ ar brini** : Une lévite sur le dos bonne pour effrayer les corneilles *(Poullaouen)*

**LEW** [lɛw] : [***leau*** 1499] n.f. (pl. **-iou** ['lɛwju]) ; Lieue

**Heñ vise klêt deuh ur seizh lew tro-war-dro pé vise sonet ar c'hloc'h** : On l'entendait d'au moins sept lieues à la ronde lorsqu'on sonnait la cloche *(Plonee)* ; **(A-)benn nôa gwraet ur lew bennaket, pe diw matrehe** : Quand il eut fait une lieue et quelques, ou peut-être deux *(Plonee)* ; **Tost da zeg lew voa d'o(be)r war-droad c'hoazh (a-)barzh mond da dap an treñ** : Il y avait encore près de dix lieues à faire à pied avant d'aller prendre le train *(Pleiben)*

**LEWR** ['lɛwər] [lɛ̀:ʳ] : [vx. br. ***libr*** ; ***leffr*** 1499] n.m. (pl. **-iou** ['lɛwrju] **leveriou** [le'vɛrju]) ; Livre

**Ba'r leveriou** : Dans les livres *(Plouïe)* ; **Ha meus bet prenet ar lewr** : Et j'ai acheté le livre *(Ponvel)* ; **Me sklape ar c'hozh leveriou-se da vale !** : J'envoyais valdinguer ces sales livres ! *(Skrigneg)* ; **Leveriou bibliotek gomeren ha traou...** : Je prenais des livres de bibliothèque et autres... *(Kallag)* ; **Oh, ma gwas na gwel an dra-he war ur lewr ahe** : Oh, mon mari avait vu ça sur un livre là *(Skrigneg)* ; **Daw din echu ma le'r, daw din gwel(ed) pet(r)a zo !** : Il faut que je finisse mon livre, il faut que je voie ce qu'il y a ! *(Laz)* ; **Neuhe oa sañset da gaoud ur lewr ha vije braw ar vugal(e) o hond d'o(be)r o Vask** : Alors on était censé avoir un livre et les enfants étaient beaux allant faire leur communion *(Skrigneg)* ; **Ya ! Ur litrad gwin mad pa mamp gwelet oa ket a win** [vi:n]**, neuhe oa aet da selled deuh ar lewr bihen « laket ur litrad gwin mad demp » lar** : Oui ! Nous avions pris un litre de bon vin lorsque nous vîmes qu'il n'y avait pas de vin, elle alla regarder le menu « mettez-nous un litre de bon vin » dit-elle *(Skrigneg)*

- **Ar lewr zo *udb.* war'naoñ** : Le livre contient *qqchose* ; **Me(d) hezh oa kemed skrivañgnou war'naoñ, in brezhoneg me(d) boñ...** : Mais il ne contenait que des écrits, en breton mais bon... *(Skrigneg)*

**LI** [li:] : [***ly*** 1499] n.m. ; Lie

**Ahe (e)ma ba'r li !** : Là il est dans la lie ! (saoul) *(Kergloff)*

- **Aet ba'r li** : Poivrot (-e) ; **Hag oa ur verc'h ene, aet ba'r li (iv)e** : Et la fille là, poivrote également *(Poullaouen)* ; **Aet é ba'r li** : C'est un poivrot *(Poullaouen)*
- **C'hoa(r)i diwar ar li** : Boire jusqu'à la lie ; **Hezh so bemde c'hoa(r)i diwar-li !** : Il boit chaque jour jusqu'à la lie ! *(Poullaouen)* ; **N'é ket diwar-li (e)ma hezh benn be ken sod !** : Ce n'est pas qu'un peu poivrot qu'il est avant d'être si con ! *(Poullaouen)*
- **Koueo ba'r li** : Devenir un poivrot ; **Hezh so koueet ba'r li ! / Koueet é-oñw ba'r li !** : C'est devenu un poivrot *(Plonee)*

**LIBERIÑ** [li'be:ri] : [***liberiñ*** 1992] vb. ; Libérer

**Te(rr)iñ ar chadenn ha liberiñ 'naoñ** : Casser la chaîne et le libérer *(Skrigneg)* ; **Un tamm fissel oa util forz penaos hag ur gontell (e)vid liberiñ ar marc'h ha neuhe ar lon-keseg pe da droc'had** : Un bout de ficelle était utile n'importe comment et un couteau pour libérer le cheval étalon et donc l'équidé ou pour couper *(Skrigneg)* ; **Bakreis ar c'ha(rr)di dé ho(r)tos lar vis(e) bet distaget ha liberet deus ar limon** : Au milieu de la remise à attendre qu'on le détachât et qu'on le libérât du limon *(Kleden)* ; **An hañi oa pevar vugwale vije liberet ! Ma vije bet i bapiriou in roud** : Celui qui avait quatre enfants était libéré ! Si ses papiers avaient été en cours *(Karnod)*

**LIBERTE** [li'bɛ̀rtə] : [***liberte*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [libɛr'teju]) ; Liberté

**Halles mond war an tu-eneb ahe feus un tamm bihen müoc'h liberte** : Tu peux aller en sens inverse là tu as un peu plus de liberté *(Plourac'h)* ; **Oa ket kement-se liberte da c'hoari !** : Il n'y avait pas tellement de liberté pour jouer ! *(Skrigneg)* ; **Ar yér gwech-all, beñ ba'r c'hêriou 'vel Gwashaleg 'vel partoud, ar yér oa liberte !** : Autrefois les poules, ben dans les villages comme Goassalec comme partout, les poules étaient en liberté ! *(Berrien)*

- **En (/In) liberte** : En liberté ; **Ah yér (o) haloupad, en liberte !** : Ah des poules qui courent, en liberté ! *(Berrien)* ; **Gwraet vije trukou ! Eh ! Ha pa vije ka(v)et vïou ba'h ar harzh, pudur ar yir 'h ee da zoiñ ba'h ar girjer partoud, pugur vïent in liberte** : On faisait des arnaques ! Eh ! Et lorsqu'on trouvait des œufs dans la haie, puisque les poules allaient pondre partout dans les haies, puisqu'elles étaient en liberté *(Skrigneg)* ; **'Vid taped 'nê on bet 'haloupad 'è, me(d) n'é ket ken braw-s(e) tap(ed) ur yar, me(d) ar re-h(e) vïe liberte 'benn-neuhe, partoud ah(e) !** : Je suis aussi allé courir pour les attraper, mais ce n'est si facile que ça d'attraper une poule, mais elles étaient pour-lors en liberté, là partout ! *(Laz)*

**LIBOUDENN** [li'bu:dən] : [***liboudenn*** 1876] n.f. (pl. **-ed** [libu'dɛnəd-t]) ; Chiffe / Personne négligée / Personne vulgaire / Hypocrite (cf. **KOUILHOURENN** ; **FLANER**)

**Houzh zo ur liboudenn, ur plac'h gross, lous un tamm** : Elle est vulgaire, grossière, inélégante *(Plouïe)* ; **Houzh so ur liboudenn !** : C'est une femme négligée ! *(Kergloff)* ; **Un taol skub d'ar forn ga'r liboudenn** : Un coup de balai au four avec la chiffe *(Poullaouen)* ; **Sete eint deut ahe kajimant rag-tal hag a oaint ahe his-se, sete neuhe oa 'velt ur liboudenn (a)darr(e) 'ha !** : Ils sont donc venus là quasiment tout de suite et ils étaient là comme ça, il était donc alors encore comme un hypocrite ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Kar ma 'h ees-te ga tu un' fenoñs ha ga tu egile 'n de war-lerc'h, neuhe out ur liboudenn !** : Car si tu es du côté d'un aujourd'hui et du côté de l'autre le lendemain, alors tu es un hypocrite ! *(Skrigneg)*

**LIBOUDENNER** [libu'dɛnər] : n.m. ; Faux-cul / Hypocrite (cf. **FLANER**)

**Ya-ya-ya ! Ur flaner, ur liboudenner...** : Oui-oui-oui ! Un flagorneur, un hypocrite... *(Skrigneg)*

**LIBOUDENNIÑ** [libu'dɛni] : vb. ; Faire l'hypocrite / Faire le faux-cul

**Emsa(vo)c'h é dit lared dê : « 'N-om ingalet ahe ! An dra-he na sell ket deuh-ouin-me ! » N'ees ket da liboudenniñ !** : Il est préférable que tu leur dises : « Arrangez-vous là ! Ça ne me regarde pas ! » Tu ne vas pas faire l'hypocrite ! *(Skrigneg)* ; **Hezh so bet 'liboudenniñ ahe !** : Il a fait là son faux-cul ! *(Skrigneg)*

**LIBOUSENN** [li'bu:zən] : [***libouzen*** 1919] n.f. (pl. **-ed** [libuzɛnəd-t]) ; Souillon (cf. **KOUILHOURENN**)

**LIBR / LIPR** [lib-p] [lipʳ] : [***libr*** 1623] ad. ; Libre(ment) / Exact(ement) / Franchement / Parfait (-e)

**Me 'h a da gont an istor-mañ lipr (e)vel meus klêt (a)nèi** : Je vais vous raconter cette histoire exactement comme je l'ai entendue *(Landelo)* ; **Sete pa vije deu(t) ar poent neuhe, libr ar pressou(e)r...** : Donc alors lorsque le moment arrivait, le pressoir libre... *(Skrigneg)* ; **Mod-se (e)ta ar plac'h vïe liproc'h da heul he gwas, mod-se zigouee** : Et donc comme ça la femme était plus libre de suivre son homme, c'est comme ça que ça se passait *(Berrien)* ; **Din-me oh lipr da lared pezh peus c'hoant** : Tu es libre de me dire tout ce que tu veux *(Sant-Hern)* ; **Med dram se gomprenon ket mad walc'h pe-sort mod, meus ket bet heuilhet libr walc'h pe-naos oa kont ga'r re-he** : Mais c'est pour ça que je ne comprends pas bien de quelle manière, je n'ai pas franchement suivi ce qu'il en était avec ceux-là *(Plouïe)* ; **Med heñ, deuzhtu, pé sante lar vïe libr un tamm 'h ee da bartïal-roud goude vïe an oustilhou gantoñ hañ !** : Mais lui, tout de suite, dès qu'il sentait qu'il était un peu libre, il partait pour s'échapper quand bien même il emportait tous les outils hein ! *(Plouïe)* ; **Ha koueet ar Gewr bras neuhe war an ilis lipr !** : Et le grand Gewr tomba franchement sur l'église *(Landelo)* ; **Oan ket libr a-walc'h d'ond da heuilh ar re-ell ha oa ket gallet diskiñ mann e-bed din** : Je n'étais pas suffisamment libre pour suivre les autres et on ne pût rien m'apprendre *(Kallag)* ; **Na oar ket libr walc'h petra né'ñw c'hoant da lared** : Il ne sait pas franchement ce qu'il veut dire *(Plouïe)* ; **Liproc'h é ar merc'hed bremañ, bremañ vent koñsideret tud 'vel ar re-all** : Les femmes sont maintenant plus libres, maintenant elles sont considérées comme des personnes comme les autres *(Plouïe)* ; **Pass un dèn libr ! Pass un dèn kap !** : Pas quelqu'un de parfait ! Pas quelqu'un de capable *(Ponvel)* ; **Oa ket libr, noa ur har vall hall kaoud, petram ur vrec'h fall** : Il n'était pas parfait, il avait une mauvaise jambe, ou un mauvais bras *(Ponvel)* ; **Deja bremañ zo c'hwec'h mis so oa deut ahe 'vi(d) an dra-he, med daon ! Oan ket lipr, sete me ven ket lipr dalc'h-mad** : Il était déjà venu il y a six mois pour ça, mais diantre ! Je n'étais pas libre, je ne suis donc pas toujours libre *(Skrigneg)*

- **Ar lipr añ tra (d'ober)** : Le plus simple (à faire) ; **Ar liprañ tra é signaliñ (a)nê** : Le plus simple est de les signaler *(Poullaouen)* ; **Ma ! Ar liprañ tra meus d'o(be)r (e)vid (e)n-om zebarass deuh an den-te : Lao (a)nèoñ** : Eh bien ! Le plus simple que j'ai à faire pour me débarrasser de ce type est de le tuer *(Landelo)* ; **Douar vank dê un tammig da gomañs, ar liprañ tra peus d'o(be)r : Plant 'nê barzh, un tammig 'vïes** : Ils ont besoin d'un peu de terre pour commencer, le plus simple que tu puisses faire c'est de les planter, un peu de biais *(Laz)*

**LIBR-CHEU** [lip'ʃø.] : ad. ; À la bonne franquette

✗ *cf.* : ***jeu***

**Amañ vije gwraet diw varrikennad, me(d) amañ d'an traoñ oa ket kalz avalou, me(d) penn-nec'h ar gêr oa ba-ti an ta(d)-kozh, sete oa libr-cheu, oa keme(d) mond da gerc'hed d'o(be)r !** : Ici on faisait deux pleines barriques, mais ici en bas il n'y avait pas beaucoup de pommes, mais il y en avait en haut du village chez le grand-père, c'était donc à la bonne franquette, il n'y avait qu'à aller chercher ! *(Skrigneg)*

**LÏEN / LÏAN** ['lijən] ['lijɑ̃n] : [vx. br. ***lien***] n.m. (pl. **-ou** [li'ɑ̃:nu] sing. **-enn** [li'ɑ̃:nən] sing. pl. **-ennou** [liɑ̃'nɛnu]) : Couche (pour bébé) / Pièce de toile

**Yann noa laket un tamm lïen war'nèoñ** : Yann mit une pièce de toile sur lui *(Plonee)* ; **Ya, koton oa, (ne)med-sep(ed) ar vizher(e)nn oa tewoc'h 'vi(d) ar lïanenn** : Oui, c'était du coton, si ce n'est que le lange était plus épais que la couche *(Skrigneg)* ; **Un tamm lïen stank-stank vise laket (iv)e, memes-tra é (e)velt ar sac'h kojimant** : On mettait aussi une pièce de toile très serrée, quasiment pareil que le sac *(Lokmarïa)* ; **Ur wïenn lïen war e gein ha tapissou 'stribil deus an tu-all** : Un entremêlement de toile sur le dos et des couvertures en suspens de l'autre côté *(Poullaouen)* ; **Me(d) an dra-he oa neve ! Oa deut ar lïanou neuhe ! Gwich-all oa kaos e-bed deuh an dra-he** : Mais ça c'était nouveau ! Ce fut alors l'arrivée des couches ! Autrefois on ne parlait pas du tout de ça *(Skrigneg)* ; **Ur wakol vise laket d'ar c'heseg ha vise laket lïen d'o(be)r an dro d'o bruched ha d'o skoaiou, kuit dê da vloñsiñ 'nê** : On mettait un « gwakol » aux chevaux et on mettait un lien pour faire le tour de leur poitrine et de leurs épaules, pour éviter qu'ils ne se meurtrissent *(Brennilis)* ; **Añvlopet vise ba ur vizher(e)nn, laket vise lïanennou, laket vise ur c'hapuchoñ gate, tew ahe gis-se toud en-dro daoñ !** : C'était enveloppé dans un lange, on mettait des couches, on mettait aussi un capuchon, tout épais comme ça autour de lui ! *(Lokarn)* ; **An dra-h(e) oa ar lïanenn hag ar re-he, pa vijent gwleb, a vije hadkannet ha pa vijent sec'h vijent laket (a)darre d'ar vugale** : Ça c'était la couche et, lorsqu'elles étaient mouillées, on les relavait et lorsqu'elles étaient sèches, on les remettait aux enfants *(Skrigneg)*

**LÏEUS** [li'jø:z] : n.f. (pl. **-ou** [li'jø:zu]) ; Lieuse (machine agricole)

**Nann oa ket lïeusou é, sell vis(e) ar re-se d'eren toud ga'n dorn** : Non il n'y avait pas non-plus de lieuses, on avait donc à tous les lier à la main *(Ponvel)*

**LIGN** [liɲ] : [***lign*** XVIᵉ] n.f. ; Ligne

**Set(u) hègn kemer (a)darre ar lign hent-hou(a)rn d'ond d'ar gêr** : Ils prirent donc de retour la ligne de chemin de fer pour retourner à la maison *(Plouïe)* ; **(A-)benn ar fin neugn ka(v)et un dèn marw bord ar lign** : Pour finir ils ont trouvé un homme mort au bord de la ligne *(Plouïe)* ; **Ha oa bet-hè kousked ba-bord ar lign ba du-nt ba Bodai, ba Bodavid** : Et ils dormirent au bord de la ligne là-bas à Bodavid *(Kleden)*

**LIGN-KEIN** [liɲ'kɛjn] : n.m. ; Colonne vertébrale

✗ *syn.* : ***gwal-gein, linenn-kein***

**Teir gwech war e lign-kein ha 'kreis-toud ! Gwasket gis-se gan e ves !** : Trois fois sur sa colonne vertébrale et d'un coup ! Il pressa ainsi avec son doigt ! *(Ar Fouillez)* ; **Hag neuhe na komañs(et) an *docteur Louis*, heb lousou (e-)bed na nintra e-bed, da basseal e zorn déoñ, bet ur wech war e lign-kein** : Et alors le docteur Louis commença, sans aucun médicament ni rien, à passer sa main, une fois sur sa colonne vertébrale *(Ar Fouillez)*

**LIJER** ['liːʒər] : [***lyger*** XVIᵉ] ad. ; Leste (cf. **MEWR**)

**Hezh so lijer !** : Il est leste ! *(Skrigneg)* ; **An heñi zo digourdi hag ur bale mad, hezh né ur bale lijer !** : Celui qui est dégourdi et d'une bonne démarche, il a un pas leste ! *(Plouïe)*

**LIJOU / LIÑJOUR** : [vx. br. ***lisiu***] n.m. ; Lessive (cf. **BUGAD** ; **GWELIEN / GWELION**)

➢ **Dour-liñjour** [duːr'lĩːʒur] : Eau bouillie qui sort de la lessiveuse *(Lannedern)*

**LIKEUR** ['likər] : [***liqueur*** XVIᵉ] n.m. (pl. **-iou** [li'kœrju]) : Liqueur

**Vise gwraet likeur deus toud** : On faisait de la liqueur à partir de tout *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ar likeuriou ha tou'n traou vïe gwraet ga'r lambig** : Les liqueurs et tout le reste se faisaient avec de l'alambic *(Ar C'hastell-Ne)*

**LIM** [lim] : [***lim*** 1659] n.f. (pl. **-ou** ['limou]) ; Lime

**Ar lim-mañ ?** : Cette lime-ci ? *(Kleden)* ; **Goud(e)-se renkes usañ 'nèi ga'r lim** : Ensuite tu devais l'user à la lime *(Berrien)* ; **Bremañ me welon ket pugur welon ket sklàer ha ra ga'r lim, ur lim rond ahe** : Maintenant je ne vois pas puisque je ne vois pas clair et j'utilise la lime, une lime ronde là *(Berrien)* ; **Ar mo(d)-s(e) ree-hè ga'r lim, wa'r boc'h vis(e) ràet un taol-lim wa'r boc'h, ar boc'h vis(e) go(v)elet 'è ! Memes-mod 'è vis(e) lak(et) ur go(v)eled barzh ha goud(e)-se neu'n, pugur vis(e) ket go(v)elet papred, vis(e) ràet un taol-lim dé lak(ad) (a)naoñ dé droc'hiñ ha goud(e)-se vis(e) ràet un tamm taol wa'n tu (e)n-en(eb)** : C'est ainsi qu'on utilisait la lime, on faisait un coup de lime sur le hoyau, on affûtait le hoyau également ! Pareillement on y faisait un affûtage et alors ensuite, puisqu'on ne affûtait pas toujours, on donnait un coup de lime pour le faire couper et ensuite on donnait un petit coup sur le côté opposé *(Kleden)*

**LIMIT** ['limid-t] : [***limit*** 1992] n.m. ; Limite

**Kar goud(e)-se oan deut da chom da limit Berrien ha Uhelgoat ahe** : Car ensuite je suis venue habiter à la limite de Berrien et Uhelgoat là *(Skrigneg)*

**LIMON / LIMOUN** ['liːmən] ['liːmun] : [gaul. ***lemo*** ; ***limon*** 1499] ad. & n.m. ; Limon (cf. **MARC'H-LIMON**)

**Laket ar gaseg ba'r limon** : La jument placée dans le limon *(Skrigneg)* ; **« Arc'hula ! » ha hou(zh) ya ba'r limon** : « Arc'hula ! » et elle s'attelle au limon (jument) *(Laz)* ; **Ur marc'h reizh partoud, reizh ba'r limon** : Un cheval docile partout, docile dans le limon *(Poullaouen)* ; **Am(añ) vïe daw kaoud dow jô-beg hag un'-all ba'r limon c'hoazh** : Ici il fallait avoir deux chevaux de tête et un autre encore dans le limon *(Speied)* ; **Vïe daw lak ur c'holier ya ha laken ar c'hulier go(u)de-se ha laken ar bass, pé vïe laket ar chô war ar limon** : Il fallait mettre un collier oui, et mettre la culière ensuite, et mettre le bât, quand on mettait le cheval sur le limon *(Plonee)* ; **Oh ya toud stag deuh ar c'harr, visent ba'r limon, an heñi-all (é) chechañ ga'r jujou** : Oh oui tout attelés à la charrette, ils étaient au limon, l'autre tirait avec les traits *(Plonee)* ; **Ba-kreis ar c'ha(rr)di dé ho(r)tos lar vis(e) bet distaget ha liberet deus ar limon** : Au milieu de la remise à attendre qu'on le détachât et qu'on le libérât du limon *(Kleden)* ; **Ha setou heñ vïe war-gein ar lon-keseg hag an heñi vïe ba'r limoun neuhe 'kreis-tre ar brankariou, hezh 'n-heñi vis(e) 'chech ar c'harr** : Et donc il était sur le dos de la monture et celui était alors dans le limon juste entre les brancards, c'est lui qui tirait la charrette *(Sant-Wazheg)* ; **Ar bass é ba b(e)-lec'h vïe laket an dougéres, an dougéres-se vïe lak(e)t ba'r brankariou ! C'hwi lake ar jô ba'r limon hag ar c'hu(l)ier neu'n zo (e)vi(d) kass ar c'harr 'dreñw !** : La sellette c'est là où on met le porte-brancard, ce porte-brancard était mis dans les brancards ! Vous mettiez la monture dans le limon et alors l'avaloir, c'est pour amener la charrette vers l'arrière ! *(Speied)*

➢ **Chô-limon** : Limonier ; **Petra oa passeet ba penn ar chô-limon ?** : Qu'était-il passé dans la tête du limonier ? *(Poullaouen)*

**LIMONIER** [li'mɔ̃njər] : [***limoner*** 1732] n.m. (pl. **limonerien** [limɔ̃'nɛrjən]) ; Limonier (cf. **MARC'H-LIMON**)

**Hag ar marc'h-limon neu'n ba'r c'harr, hezh neu'n ? Ha ! Hezh, heñw oa limonier !** : Et donc le limonier dans la charrette, lui alors ? Ah ! C'était le limonier ! *(Kleden)*

**LIN** [liːn] : [***lin*** 1499] coll. ; (du) Lin

**Ha neuhe vije ar pas gante ha vije rôet mel dê da blam da gass-kuit ha c'hoazh vije laket un toutokou dê karget ga lin en-dro d'o goûg, an dra-he zelc'he tomm o goûg hag ar mo(d)-se daolent o loustoni kuit** : Ils avaient alors la toux, on leur donnait du miel pour la faire partir et encore on leur mettait un « toutokou » chargé de lin autour du cou, ça tenait leur cou au chaud et ils expulsaient ainsi leurs *(Skrigneg)*

**LINAD** ['liːnəd-t] ['lẽːnəd-t] : [***lenhat*** 1416] coll. ; Orties

**Ma'hat na (e)n-om dorchet ga linad !** : Elle s'était probablement torchée avec des orties ! *(Skrigneg)* ; **Plastr-linad vije lakeet war da vruched ahe** : On te mettait un emplâtre d'ortie là sur la poitrine *(Skrigneg)* ; **Gwelet a**

**meus ar linad so mad (e)vi(d) toud an traou !** : J'ai vu que les orties étaient bonnes pour tout ! *(Skrigneg)* ; **N'eus kemed tomm ur bann'h gwin ha laka(d) greun linad e-barzh** : Il n'y a qu'à chauffer du vin et mettre des graines d'orties dedans *(Skrigneg)* ; **Ha oa ur c'houchad-rew war'naoñ ha oa kousked mesk ar linad deuh ar mintin** : Et il était recouvert d'une couche de gel et il dormait parmi les orties le matin *(Poullaouen)* ; **Ar linad a zo mad (e)vi(d) ar jerdin, toud an dud a oar an dra-he** : Les orties sont bonnes pour le jardin, tout le monde sait ça *(Skrigneg)* ; **N'eus kemed trempañ linad ga dour-glô hag an dra-he a gass ar c'hwilou kuit diwar ar plantennou hag a zo mad** : Il n'y a qu'à tremper des orties avec de l'eau de pluie et cela chasse les insectes des plantes qui sont bonnes *(Skrigneg)* ; **Red é lakad dow liur linad (e)vi(d) deg litrad-dour** : Il faut mettre deux livres d'ortie pour dix litres d'eau *(Skrigneg)*

**LINENN / LIN / LIGNENN** ['linən] [li:n] ['liɲən] : [***linenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [li'nɛnu]) ; Ligne

**Mond war-zu linennou ar boched** : Aller en direction des lignes allemandes *(Plouïe)* ; **Ar besketerien, gwich-all, a dape loched-bihen mo(d)-se da daped pesked bras ! Vije laket war ar linenn** : Autrefois les pêcheurs attrapait des vairons comme ça pour attraper de grands poissons ! Qu'on mettait sur la ligne *(Skrigneg)* ; **Gwel pesort mod vije an dud pad an de toud 'tre an diw lin(e)nn, vïe ket voien d'ond da gerc'hed 'nê, pudur ma 'h ees da gerc'hed 'nê vïe ar mitrailheus 'tihastañ 'han(ou)t !** : De voir comment les gens étaient pendant toute la journée entre les deux lignes, on ne pouvait pas aller les chercher, puisque si tu allais les chercher, la mitrailleuse te massacrait *(An Uhelgoat)*

- **Ar linennou bras** : fig. Les grandes lignes ; **Cheñchet vo serten traou, me(d) ar linennou bras vent ket cheñchet** : On changera certaines choses, mais les grandes lignes ne sont pas changées *(Lannedern)*
- **War-lignenn** : En ligne ; **A-wechou vije gwraet war-lignenn, vije chetet ar ganetenn d'an heñi vije an tostañ** : Parfois on faisait en ligne, on jetait la bille à celui qui était le plus près *(Duod)*

**LINENN-KEIN** ['li:nən,kɛjn] : n.f. ; Colonne vertébrale

✗ *syn.* : ***gwal-gein, lign-kein***

**Ar mell-kein ha ar linenn-kein vije troc'het neuhen ha vije gwraet kostïennou** : On coupait alors l'échine et la colonne vertébrale et on faisait des côtes *(Berrien)*

**LIÑSER / LIÑSEN / NIÑSEL** ['lĩ:sər] ['lĩ:sər] ['nĩ:səl] : [***licel*** 1499] n.f. (pl. **-iou** [lĩ'serju] [lĩ'se.ɲu] [lĩ'sɛ̃.ɲu]) ; Drap (cf. **MEZHER**)

**Ar liñseriou oa ken rust-all** : Les draps étaient si rêches *(Laz)* ; **'N-om chouchañ mad dindan ar liñseniou** [lĩ'sɛ̃.ɲu] : Bien se cacher sous les draps *(Plouïe)* ; **Ràet un tamm liñser din ! Ganoc'h (e)ma toud ar liñser !** : Donnez-moi un peu du drap ! Vous avez tout le drap ! *(Plonee)* ; **Ah, pass ar liñseniou, vïemp fèriñ an dilhad-se** : Ah, pas les draps, nous repassions ce linge-là *(Ponvel)* ; **Hei troñchañ he liñser da wel hag-hañw oa tomm** : Elle retroussa le drap pour voir s'il était chaud *(Kolloreg)* ; **Dond da làerezh ar liñser deuh didan e wreg** : Venir voler le drap de sous sa femme *(Plonee)* ; **Goude-se ma zigouee an dud mervel, pé 'h êr da bleg ar liñseriou vis(e) ka(v)e(t) ar bilhojou a-wechou ba-tous(k) ar liñseriou** : Ensuite s'il arrivait aux gens de mourir, lorsqu'on allait dans le pli des draps on trouvait parfois des billets parmi les draps *(Sant-Wazheg)* ; **Ga un niñsel war i benn, daon 'vid spontañ an dud** : Munis d'un drap sur la tête, diantre pour effrayer les gens *(Ponvel)* ; **pe-lec'h (e)ma ar liñser ganoc'h ?** : Qu'as-tu fais du drap ? *(Plonee)* ; **Lod ouïe lak o arc'hant ba pleg ar liñseriou** : Certains avaient pour habitude de mettre leur argent dans le pli des draps *(Sant-Wazheg)* ; **Un niñsel oa ganiñ, meus ka(v)et teuleug war ar park** : J'avais un drap, j'ai trouvé des tiques sur le champ *(Kallag)* ; **An nos-m(añ), mar a làeres ket an niñsel 'tre ma gwreg ha me ba'h ar gwele, pé vefomp aet da gousked, n'o kemed ar marw evitout !** : Cette nuit, si tu ne viens pas voler le drap qui se trouve entre ma femme et moi dans le lit, lorsque nous serons allés dormir, il n'y aura que la mort pour toi ! *(Skrigneg)* ; **Me(d) gwich-all lod a'h ee da spont(añ) ar re-all mo(d)-se, lak un niñsel war o venn** : Mais autrefois certains allaient effrayer les autres comme ça, en mettant un drap sur la tête *(Skrigneg)* ; **Frotet mad ha goud(e) vije laket ar gostïenn-all war-hourr(e) ha gwraet me(me)s-mod ha goud(e) vije golôet ga liñseniou kozh** : On frottait bien et après on mettait l'autre flanc par-dessus et on refaisait de même, après on couvrait de vieux draps *(Berrien)* ; **Ga ur bann(e) dour-suk(r) ha gou(de)-se lakeè ur liñser braw neuhe ha vé darc'h(et) ar goloñn di(nd)an an he(d)-kwen(an) neuhe ha vé gwraet un taol sec'h !** : Avec un peu d'eau sucrée et ensuite on mettait alors un beau drap et on gardait alors la ruche sous l'essaim et on fait un coup sec ! *(Laz)* ; **Ha vije gwraet kostennou-kig hag a vije sall(et) ar reñ-s(e) ha vije laket un tamm plous, plous vise laket tew mad ! Ha vije lak(et) un niñsel goude ha vïe lak(et) un tamm hor(e)n war an niñsel hag a vije lakeet ar gostennig-kig neu'n pé vije tenn(et) toud ar c'hoteletou ha toud an traou, deuh ar gostennou** : Et on faisait des côtes de viande, on les salait et on mettait un peu de paille, une bonne épaisseur ! On mettait ensuite un drap, un peu de sel sur le drap et on mettait alors la côtelette lorsqu'on enlevait toutes les côtelettes et tout le reste des côtes *(Kallag)* ; **Ha vé un mell liñser neuhe ba'r park ha vé mes(k)et ar ludou hag an had hag an traou toud...** : Et il y avait alors un énorme drap dans le champ sur lequel on mélangeait la cendre et les semences et tout le reste... *(Kolloreg)* ; **An dra-he zepand deus pegement dïenn vis(e) ! Ha neuhe vïe kalz traou da renkañ war ur liñser !** : Ça dépend de la quantité de crème qu'il y avait ! Il y avait alors beaucoup de choses à arranger sur le drap ! *(Plonee)*

**LÏO** ['lio] : [***luo(ù)*** 1992] n.m. ; Zozo / Personne ridicule

**Rostet ga'r vezh (e)vel ur lïo** : Mort de honte comme un zozo *(Poullaouen)* ; **Med lar(e)t meus doc'h meus chet(et) (a)nèi d'ar garrier(e)nn 'vel ur ur lïo ! Blam batra meus gwraet ?!** : Mais je t'ai dit que je l'ai jetée à la carrière comme un zozo ! Pourquoi ai-je fait ?! *(Kleden)*

**LÏORZH** ['lijərz-s] ['ljɔ.rz-s] [liːrz-s] : [vx. br. ***lub-gorth, luord*** ; ***lyorz*** 1431 ; ***luorz*** 1493] n.m. (pl. **-ou** [li'jɔrzu]) ; Courtil (attenant au corps de ferme) / Verger / Potager / Toute petite parcelle

**Heñw nïe laket ar lïorzh d'ar c'heseg yowank da gomañs** : Il avait préparé le courtil pour les jeunes chevaux pour commencer *(Skrigneg)* ; **Bremañ daw é domp doug (a)nèoñ ha d'ar lïorzh !** : Il faut maintenant que nous le portions jusqu'au verger ! *(Plonee)* ; **Ha kass(et) deuh ar lïorzh d'an traoñ a-raog mond ba'r parkeier** : Et envoyé du verger en bas avant d'aller dans les champs *(Plonee)* ; **Heus keme(d) mond dreñw an ti ahe, ahe zo ur lïorzh !** : Vous n'avez qu'à aller là-derrière la maison, là il y a un potager *(Skrigneg)* ; **Ya, amañ zo ur lïorzh sell vé ka(v)et vïou (e)vid o(be)r krampouzh** : Oui, il y a ici un potager on y trouve donc des œufs pour faire des crêpes *(Skrigneg)* ; **Da 'n dra-(ho)nt zigassè choñj din da mé liorzh c'hoazh, 'vid 'h o(be)r 'vel-dê 'touariñ 'valouar** : D'ailleurs ça me faisait penser à mon potager, pour faire comme eux buttant les pommes de terres *(Speied)* **Ba'r Washaleg amañ oa bet war-benn an dour, lak an dour war 'r lïorzhou 'vid kaoud yeot a-bred d'an nev(e)-amzer ha vije saout 'alañ ha vije yeot fresk da roiñ dê 'vid kaoud laezh** : Ici à Goassalec il y eu concernant l'eau, mettre l'eau sur les courtils pour avoir de l'herbe tôt au printemps, les vaches vêlaient et il y avait de l'herbe fraîche pour avoir du lait *(Berrien)* ; **Pep-heñi na un tamm lïorzh dru ha pep-heñi na e zevezh da lak an dour ha da lesken ar wazh-dour d'ond war e machin** : Chacun avait un bout de courtil fertile et chacun avait sa journée pour mettre l'eau et laisser le ruisseau venir sur son machin *(Berrien)* ; **Beuet oa ar park toud ga'r glô oa kouêt ! Oh beuet é ar jerdin ! Beuet é ar lïourzh !** : Tout le champ était inondé de par la pluie qui était tombée ! Oh, le jardin est inondé ! Le verger est inondé ! *(Skrigneg)*

**LIP** [lib-p] : [***lip*** 1879] n.m. : Mets liquide ; Raclée ; Lèche-

- **Reiñ e lip da *ub.*** : Foutre une raclée à *qqn.* ; **Roet ih lip da hezh !** : Foutez-lui une raclée *(Kergrist)*

**LIP-E-BAW / LIP-A-BAW** [lipe'baw] [lipa'baw] : [***lip e pao*** 1790] ad. & n.m. ; Délicat / Gourmet / & Gourmandise

**Un tamm lip-a-baw hag al lachefre war an daol vraw** : Quelques gourmandises et le plat de cuisson sur la belle table *(Ar Fouillez)*

**LIPAD** ['lipəd-t] : [***lipad*** 1904] n.m. ; Lippée / & Coup de poing rapide

**Bet meus ur lipad war ma vri** : Je me suis pris un coup rapide sur le pif *(Rostrenn)*

**LIPAD** ['lipəd-t] : [***lipad*** 1904] vb. ; Lécher / Laper / Détruire / Dérober / Écouler (un stock)

**Lip ar ouest brem(añ), ma peus c'hoant** : Lèche la boîte maintenant, si tu veux *(Skrigneg)* ; **Daon 'vel-kent ! Meus ket pedet ahan(ou)t da zond amañ hi-mañ da lipad chadenn ar puñs !** : Enfin tout de même ! Je ne t'ai pas invité à venir ici pour lécher la chaîne du puits ! *(Skrigneg)* ; **Hezh vé rôet ur vazh-youd daoñ da lipad** : On lui donne un (bâton à bouillie / pénis) à lécher *(Plonee)* ; **Ba toud ar vro, dre ahe oa kimed heñi ar Rusquec dig-heñw oa ket bet lipet, oa ket bet devet** : Dans tout le pays, par ici il n'y avait que celui du Rusquec qui ne fut pas détruit, qui ne fut pas brûlé *(Landelo)* ; **C'hwi basseo ha lip e mouchouer d'an otro** : Tu passeras et déroberas le mouchoir du monsieur *(Landelo)* ; **Ha oa ar chadenn-vontr ga'n an otro, lipet ar chadenn-vontr, an otro na ket gouïet ga piw oa aet** : Et le monsieur avec son bracelet de montre, elle fût dérobée, le monsieur ne sut par qui *(Landelo)* ; **Ha pep-heni noa droad dé gemer un tammig youd, dé dremp (a)nèoñ ba'n amann ha lip (a)nèoñ ha e(v)o laezh-ribout ga'r youd-kerc'h** : Et chacun avait le droit de prendre un petit peu de bouillie, de la tremper dans le beurre et de la lécher et de boire du lait ribot avec la bouillie d'avoine *(Sant-Wazheg)* ; **Ah ya sur ! Vïe daw lipad mad ar loa !** : Ah oui certainement ! On devait bien lécher la cuiller ! *(Lokmarïa)* ; **Ha goude-se neuhe voa gwraet pemp mil ar bla(v)ezh war-lerc'h, voant kasimant lipet pad ar bla ar mod-se ue hag voa gwraet deg mil** : Et alors ensuite on fit cinq mille l'année suivante, ils furent aussi quasiment écoulés dans l'année comme ça et on en fit dix milles *(Pleiben)* ; **Gwich-all vije leusk(et) ar vugale da lipad pezh vije ba'r wer(e)nn war-lerc'h an dud hag an dra-he blije d'ar vugale hañ ! Chome un tamm ba foñs ar wer(e)nn hag a reent an dro** : Autrefois on laissait les enfants lécher ce qui restait après les gens dans leur verre et ça plaisait aux enfants hein ! Il restait un peu dans le fond du verre et ils faisaient le tour *(Skrigneg)*

- **Be lipet** : Être clamsé (-e) ; **Hag ur gaseg, sur oa un' gozh ha honn(ezh) a oa lipet ! Ya, ya honn(ezh) na ket gallet resist(añ), e(rr)o re gozh (e)vid o(be)r** : Et une jument, c'était sûrement une vieille et elle clamsa ! Oui, oui elle n'avait pas pu résister, elle était devenue trop vielle pour y arriver *(Ponvel)*
- **Lip ar billig** : (vulg.) Lécher la chatte *(Poullaouen)*
- **Lip ar saoss / Lip ar loa / Lip e stal / Lip ar vastreñk** : Faire faillite ; **Lipet é e stal gantoñ** : Il a fait faillite *(Plouïe)*
- **Lip e hinou** : Se lécher les babines ; **Lip(et) o ginou ma haotr ! Dond a ree an teod maes da lipañ o musello(u) ken mad 'vel oagnk !** : Ils s'en léchaient les babines mon garçon ! Leur langue sortait pour lécher leurs lèvres tellement elles étaient bonnes ! *(Plourac'h)*
- **Lip e strapenn** : Être à la dèche ; **Lipet na e strapenn** : Il était à la dèche *(An Uhelgoat)*
- **Lip e veg** : Se lécher les babines ; **Ha me lar dit nagn lipet o beg diwar-lerc'h** : Et je peux te dire que par la suite ils s'en sont léchés les babines *(Skrigneg)*

**LIPAJ** ['lipəʒ-ʃ] : [***lipaj*** 1919] n.m. (pl. **lipachou** [li'paʃu]) ; Coup à boire / Amuse-gueule

**Lipachou ha freskachou** : Des coups à boire et de la charcuterie fraîche *(Poullaouen)*

**LIPOUSEREZH** [lipu'zɛːrəz-s] : [***lipouserez*** 1659] n.m. & n.pl. ; Friandise(s) (souv. nourr. sans grande valeur)

**N'eus kemed un dra gement blij ket din, serten pesked so ha toud o c'hozh lipouserezh, an dra-he n'int mann e-bed !** : Il n'y a qu'une chose que je n'aime pas, certains poissons et toutes leurs sales friandises, ça ne vaut

rien du tout *(Skrigneg)* ; **Ha kar d'ar mar(e)-se oa ket keme(nt)-se a lipouserezh mesk an dud !** : Car à cette époque-là, il n'y avait pas tant que ça de friandises parmi la population ! *(Skrigneg)*

**LIPOUSIRI** [lipu'ziːri] : [***lipousiri*** 1992] n.f. ; Friandise(s)

**An dra-he zo un dra bennaket fin, lipousiri prest a-walc'h** : C'est quelque chose de fin, pratiquement des friandises *(Berrien)*

**LIPOUSS** ['lipus] : [***lipous*** 1659] ad. ; Gluant / Glissant

**LISENNEG** [li'zɛnɛg-k] : [***lizennaic*** 1744] ad. ; Couvert de stratus

**Lisenneg é an amzer, seblant glô** : Le ciel est couvert de stratus, présage de pluie *(Plourac'h)*

**LISOUREG** [li'zuːrəg-k] : [***lezourecq*** 1732] ad. ; Nonchalant (-e) (cf. **LOR**)

**Erro on lisoureg** : Je suis devenu nonchalant *(Poullaouen)*

**LISSE** ['lise] : [***lise*** 1970] n.m. (pl. **-ou** [li'se-u]) ; Lycée

**Ba'r lisse (e)ma Gaëlle** : Gaëlle est au lycée *(Berrien)*

**LISTENN** ['listɛn] : [***leistenn*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [lis'tɛnu]) ; Liste

**Lakad o listenn ba'r ouest** : Mettre leur liste dans l'urne *(Poullaouen)* ; **Gwraet ur listenn daoñ « ga piw mond » !** : On lui fit une liste « avec qui aller » ! *(Skrigneg)* ; **Piw é ar re oa war ar listenn neuhe ?** : Alors qui sont celles qui étaient sur la liste ? *(Skrigneg)*

- **Mond in penn-listenn** : Aller en tête de liste ; **Me(d) goude en 83 neu'n oan aet in penn-listenn** : Mais après alors en 83 j'allai en tête de liste *(Kalaner)*
- **Mond war ar listenn** : Se mettre en liste ; **Ar wech kentañ oan aet war ar listenn oan aet *en 71*** : La première fois que je me suis mis en liste, c'était en 71 *(Kalaner)*

**LISWAD** ['liz,wad-t] : [***liswad*** 1962] n.m. ; Sérosité (mélange de sang et de liquide translucide)

✗ *syn.* : ***dourwad*** ; & *cf.* : ***gwad***

**Pa teu dour, pa res ur boss war da zorn, ahe teu dour da-heul, sell teu liswad** : Lorsque du liquide apparaît, lorsque tu te fais une bosse à la main, ensuite du liquide vient, ce sont donc des sérosités qui apparaissent *(Skrigneg)* ; **Pa rees ur pe-moc'h bihen war da zorn a teue dour ha gwad assames, sell an dra-h(e) oa liswad !** : Lorsque tu te faisais une ampoule à la main, du liquide et du sang apparaissaient en même temps, c'étaient donc des sérosités ! *(Skrigneg)*

**LITR** [litʳ] : [***litr*** 1890] n.m. (pl. **-ou** ['litʳu]) ; Litre

**Ba pojou ugent litr ahe** : Dans des pots de vingt litres là *(Laz)* ; **Pugur ugent litr zo laket dit** : Puisqu'on t'a mis vingt litres *(Karnod)* ; **Un doukenn zo ur lestr ugent litr, laket ba ur baner kuit da dorriñ ar gwer, laket vé dour pe chistr barzh, pe traou ar mo(d)-se** : Une dame-jeanne est une bonbonne de vingt litres, mise dans un panier afin d'éviter de casser le verre, on y met de l'eau ou du cidre ou d'autres choses comme ça *(Plouïe)* ; **Ha mod-all pegur oa kime pe(va)r litr ar mis pe un dra mennaket ar mo-se hezh vise evet toud en un deivezh** : Et autrement puisqu'il n'y avait que quatre litres au mois ou quelque chose comme ça on le buvait tout en une journée *(Ar C'hastell-Ne)*

**LITRAD** ['litʳəd-t] : [***litrad*** 1890] n.m. (pl. **litrajou** [li'trɑːʒu]) ; Litre de

**Me ma ur musul da lakad ba'r bidoniou ha vij(e) ket pemzeg litrad barzh** : J'avais une jauge pour mettre dans les bidons et il ne contenait pas quinze litres *(Karnod)* ; **'Vel lare pa né bet dow lit(r)ad a-peu-prè ba'h un devezh, n'é ket fall deja !** : Comme elle disait, quand elle a eu à-peu-près deux litres dans une journée, ce n'est pas mal déjà *(Skrigneg)* ; **Ken lardet 'vel vije vê bet voien da lak ur litrad-dour da jom war e gein** : Il était si engraissé qu'il y aurait eu moyen de faire tenir un litre d'eau sur son dos *(Plouïe)* ; **Vise kime un neubeud litrajou-gwin (aha)namp** : Nous n'avions que quelques litres de vin *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Red é lakad dow liur linad (e)vi(d) deg litrad-dour** : Il faut mettre deux livres d'ortie pour dix litres d'eau *(Skrigneg)* ; **Vé laket ur litrad deus heñzh barzh deg litrad-dour-all** : On en met un litre dans dix litres d'une autre eau *(Skrigneg)* ; **Ur c'hilhornad-chistr ya, deg litrad** : Un seau de cidre oui, dix litres *(Poullaouen)* ; **Ya, med ur litrad gwin mad mamp kemeret (me)mes-tra kwa !** : Oui, mais nous avions quand-même pris un litre de bon vin quoi ! *(Skrigneg)* ; **Seiteg-kant lur oa ar litrad gwin** : C'était dix-sept cents francs le litre de vin *(Skrigneg)* ; **Gwelc'h a rees 'nê ha' lakes 'nê ba'n dour, a-peu-prè matre'n ugent pe dregont litrad-dour ha zelc'hes taol hor(e)n barzh da dour da-beked ken teu ar batoenn war ar gourr(e)** : Tu les laves et les mets dans l'eau, peut-être à-peu-près vingt ou trente litres d'eau et tu continues de mettre du sel dans ton eau jusqu'à ce que la patate remonte à la surface *(Kallag)*

**LIUR / LUR** [ljyːr] [lyːr] : [***liffr*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['ljyːru]) ; Livre (poids) / & Franc (argent) (cf. **LUR**)

**Pegement ar liur lutenn amañ ?** : Combien coûte la livre de sexe ici ? *(Poullaouenn)* ; **(A-)benn an abard'hê echüi abretoc'h ha me ràey ugent liur doc'h** : En fin d'après-midi tu finiras plus tôt et je te donnerai vingt francs *(Sant-Hern)* ; **Tri-c'hant lur (a) boues ree-heñw ba'r baskul** : Il faisait trois cents kilos de poids dans la bascule *(Laz)* ; **Gis oa-hi torriñ koat ene d'ober tan hag neus laret din mond ba'n ti ha neus diskouêt din (e)vid deg liur** : Vu qu'elle y cassait du bois pour faire du feu elle m'a dit d'aller dans la maison et elle m'a montré pour dix

francs *(Sant-Hern)* ; **Teir vichenn (a) zow lur** : Trois miches de deux livres *(Plonee)* ; **Red é lakad dow liur linad (e)vi(d) deg litrad-dour** : Il faut mettre deux livres d'ortie pour dix litres d'eau *(Skrigneg)* ; **Ah daon ya ! Pemp lur !** : Ah oui alors ! Cinq livres ! *(Skrigneg)* ; **Ha vije ràet boniou d'an dud goude evi(d) kaoud bar(a) ha 'vi(d) ur lur-bleud pij(e) ur lur-bar(a) !** : Et après on donnait des bons aux gens pour avoir du pain, pour une livre de farine tu avais une livre de pain ! *(Lokarn)* ; **Ha goud(e) lakeon c'hwec'h kant gramm sukr evid dow liur rubarb** : Et après je mets six cents grammes de sucre pour deux livres de rhubarbe *(Skrigneg)* ; **Hag goud(e)-se neuhe a oamp bet weled un tourc'h, ya hag a ree c'hwec'h-kant liur !** : Et alors ensuite nous étions allés voir un verrat, oui et qui faisait six cents livres ! *(Skrigneg)* ; **Kasimant deg lur, eizh lur, re-vras heñ !** : Quasiment dix livres, huit livres, des gros hein ! *(Lokmaria)* ; **Daw oa be gwelet mad ga ar gomersanted da ve matress(e) ijel ar lur sukr, mïoc'h (e)vid da voñiou goud(e)** : Il fallait être bien vu des commerçants pour avoir peut-être la livre de sucre basse, plus avec tes bons ensuite *(Skrigneg)* ; **Ah ya, moñsadou traou, pevarzeg lur !** : Ah oui, des massives, quatorze livres ! *(Pleiben)* ; **Ur bara (a) zeg lur** : Un pain de dix livres *(Poullaouen)* ; **Dow-vil lur gous(t)e (a)r bato dé pep den ha me môa pemp mil lur, sete jom mil lur ganimp c'hoazh, pé omp dibarket ba'n Amerik ene** : Le bateau coûtait deux mille francs à chacun et moi j'avais cinq mille francs, il nous restait donc encore mille francs, lorsque nous avons débarqué là-bas en Amérique *(Ar C'hastell-Ne)*

- **Dre hanter-lur** : À la demi-livre ; **Ya-ya-ya hag sallet, red da lakad un tamm holen barzh ha go(ude)-se vé poueset ha vé gwerzhet an amann, dre hanter-lur eint poueset toud !** : Oui-oui-oui et salé, il faut y mettre un peu de sel et ensuite on pèse et on vend le beurre, ils sont tous pesés à la demi-livre ! *(Plonee)*

**LIVADENN** [li'vɑ:dən] : [***liwaden*** 1716] n.f. (pl. **-ou** [liva'dɛnu]) ; Vernis / Fine couche de

**D'ar mar(e)-se vïe gwraet ar bar(a) ba'r forn, (e)ma mé mamm 'troc'ho un drañchenn hag ur livadenn-amann** : À cette époque-là on faisait le pain au four, ma mère me coupant une tranche de pain avec une fine couche de beurre *(Sant-Wazheg)* ; **Yè, med pemp tamm hag un tammig bar(a) ga ur livadenn-amann** : Oui mais, cinq morceaux et un petit bout de pain avec une fine couche de beurre *(Sant-Wazheg)* ; **Golôet ma an dow sac'h gad ur livadenn-gwinizh** : J'avais recouvert des deux sacs d'une fine couche de blé *(An Uhelgoat)*

**LIVAÑ** ['li:və] : [***liuaff*** 1499] vb. ; Colorer / Maquiller / Peindre / Teindre

✗ *m. dér.* : ***dislivañ***

**Blew du ha livet du oè** : Des cheveux noirs et elle était maquillée de noir *(Kergrist)* ; **Balvennou-dowlagad livet** : Des cils colorés *(Poullaouen)* ; **Ya, go(ude)-se 'n-heñi vegn livet ato !** : Oui, c'est toujours ensuite qu'on les teint (les bas) ! *(Kolloreg)* ; **Na chetet 'nê ba'r harzh blam oagn ket livet...** : Il les avait jetés dans le talus parce qu'ils n'étaient pas peints... *(Skrigneg)* ; **Ah ! Vïent ket du ! Ar lo(e)reier vïe gwlan gwenn, me(d) livet !** : Ah ! Ils n'étaient pas noirs ! Les bas étaient en laine blanche, mais teinte ! *(Plonee)* ; **Ha re brêdet ah(e) ga gwlan du 'e, vïe livet ar gwlan ha vïe inkard(et) ha neet !** : Et aussi ceux (les bas) qui étaient tricotés avec de la laine noire, on teintait la laine et elle était cardée et filée ! *(Kolloreg)* ; **Oa ket kap da goach, ken livet 'vel a oa ! An dra-he oa brondu toud paotr-kaezh !** : Elle ne pouvait pas cacher, tellement c'était coloré ! C'était tout noirâtre mon pauvre ! *(Skrigneg)*

- **Livañ e vlew** : Se teindre les cheveux ; **Derc'hen ra da livañ hi blew** : Elle continue de se teindre les cheveux *(Poullaouen)*

**LIVRAÑ** ['livrə] : [***liuraff*** 1499] vb. ; Livrer

**Pé oa-heñw 'h o(be)r i di ahe, tàè an dud dé livrañ (a)naoñ** : Lorsqu'il faisait sa maison là, les gens venaient le livrer *(Kareis)* ; **Ha nem zigassè fromaj, yaourt, *petits suisses*... Livrañ 'nê 'n-ur jerriñ laezh** : Et nous nous apportions fromages, yaourts, petits suisses... Les livrer tout en collectant le lait *(Karnod)* ; **Ma vïe tri chô vïe kemeret ur chô, 'nèoñ dé livrañ, dé gass da lardañ d'ar C'hast(e)ll-Ne, p(e)tram dé Golloreg** : S'il y avait trois chevaux on en prenait un, pour le livrer, pour l'amener se faire engraisser à Chateauneuf-du-Faou ou-bien à Collorec *(Plonee)* ; **Komandet vise, beb su(zhu)n vise livret, ya ha oa ket frigo (e-)bed ba'r c'hamioñ 'benn-neu'n** : On commandait, c'était livré chaque semaine, oui et il n'y avait pour-lors aucun frigo dans le camion *(Karnod)*

**LIW** [liw] : [gaul. ***liuo*** ; vx. br. ***liu***] n.m. (pl. **-iou** ['liwju]) ; Couleur / par ext. Teinture / & Apparence

**Gwraet ga dow-tri liw** : Fait en deux-trois couleurs *(Kolloreg)* ; **Ar liw deuh ar jistr neus** : Il a la couleur du cidre *(Skrigneg)* ; **Vije ket liw foenn war'nê kin** : Ils n'avaient plus la couleur du foin *(Plouïe)* ; **N'eint ket tamm e-bed memes blas na memes liw !** : Ils n'ont pas du tout le même goût ni la même couleur ! *(Skrigneg)* ; **Loued zo ur liw pass flamm, rous un tammig, loued é liw ar pezh zo louedet** : « Loued » est une couleur pas éclatante, légèrement brune, ce qui est moisi est de couleur grise *(Plouïe)* ; **Da-beked lec'h vïe troñset o mañchou gate, beñ vije liw kaletoc'h** : Jusque-là où leurs manches étaient retroussées, ben c'était d'une couleur plus dure *(Plouïe)* ; **Ah(e) so kerseg liw ga'n heol, liw ga'r loar ha liw ga'r stered !** : Il y a là des chevaux de couleur du soleil, de couleur de la lune et de couleur des étoiles ! *(Landelo)* ; **Hag ar vantell oa memes liw** : Et le manteau était de la même couleur *(Landelo)* ; **Ur liw morvontet ba he c'herc'hen** : Une couleur sale dans son tour de cou *(Poullaouen)* ; **Ah fei ! Ma ket bet gwel(et) ar liw-te morse ! 'Baoe meus ket bet gwelet c'hoazh !** : Ah ma foi ! Je n'avais jamais vu cette couleur-là ! Je n'en ai pas vu depuis lors ! *(Plonee)* ; **Raog an dra-he neuhe vïent livet, vïent birvet 'bar(z)h vïe lakeet ar liw ! Ha vïe birv(et) ba ur mell chidour(e)nn ah(e) !** : Ils (les bas) étaient teints alors avant ça, on les bouillait avant de mettre la teinture ! Et ça bouillait là dans un énorme chaudron ! *(Kolloreg)*

- **Ar liw deus beg *ub.*** : Le teint de *qqn.* ; **Ar liw deus ho peg lara (e)ma ar foerell ganac'h pe neve bet !** : Ton teint indique que tu as la diarrhée ou que tu l'as eue récemment ! *(Kergrist)*

- **Ba'r liw-te** : De cette couleur-là ; **Oh, gris-mesked ahe ! Me(d) ar potop, heñ oa 'vel liw ga'r macheñ ah(e) gis-s(e) walc'h, sell ! Ba'r liw-te !** : Oh, gris mêlé là ! Mais la suédine, c'était relativement comme la couleur du machin là, tiens ! De cette couleur-là ! *(Kareis)*
- **Be liw ar boesson war *ub.*** : Avoir l'aire d'un poivrot ; **Hezh so liw ar boesson war'naoñ, hizh so e(rr)o du !** : Il a l'air d'un poivrot, il est devenu noir ! *(Poullaouen)*
- **Liw ar c'hoant-kac'had** : Teint jaunâtre (m.-à-m. : Couleur de l'envie de chier) ; **Liw ar c'hoant-kac'had, 'vel lare lod** : Le teint jaunâtre, comme certains disaient *(Kolloreg)*
- **Liw ar viser** : Mine de déterré / Aspect misérable ; **Bi zo un' liw ar viser 'e ar mod-se, be zo lod hag na zebint ket, set' ar mod-se...** : Ainsi il y en a un qui a une mine de déterré également, certains ne mangeront pas, voilà... *(Kolloreg)*

**LIWAJ / LIVAJ** ['liwəʃ] ['li:vəʒ-ʃ] : [***liuaig*** 1633 ; ***lyvaich*** 1732] n.m. (pl. **liwachou** [li'waʃu] **livachou** [li'vaʃu]) ; Teinture

**Oh ! Beb-sort liwachou toud !** : Oh ! Toute sortes de teintures ! *(Plonee)*

**LIWR** [liwr] ['liwər] : n.m. ; Franc (cf. **LUR**)

**LIZHER** ['li:zər] : [vx. br. ***liter*** ; ***lizer*** XVIe] n.m (pl. **-(i)ou** [li'zɛrju] [li'ze:ru] **lizhir(i)ou** [li'zi:ru] [li'zirju]) ; Lettre

**Ha petram pé teue lizhiriou deus Paris** : Et autrement lorsque des lettres venaient de Paris *(Karnod)* ; **(A-)benn ar wech kentañ teuï amañ skrivefomp ur lizher dèi** : La prochaine fois que tu viendras ici nous lui écrirons une lettre *(Plouïe)* ; **Med yeo ! Me yay dé zigass anê doc'h ba ur lizher (a-)benn arc'hoazh** : Mais si ! Je vous les apporterai dans une lettre pour demain *(Sant-Wazheg)* ; **D'ar mar(e)-se vije ket kasset lizhirou, d'ar poent kentañ** : À cette époque on n'envoyait pas de lettres, dans les premiers temps *(Skrigneg)* ; **Ha gwraet ur lizher dèi ha goude-se kuit dèoñ da 'n-om zibatañ ba'r feunteun, pugur neus stag(et) i zoworn dreñw i gein** : Il lui a fait une lettre et ensuite afin d'éviter de se débattre dans la fontaine, puisqu'il s'est attaché les deux mains dans le dos *(Kolloreg)* ; **Ma breu(r) a ree ar lizher ha lenne 'neñ da mamm ha neu'n hemañ ur lizher-ell da ma zad pa oa ba'r vresel, ba Fontainebleau oa !** : C'est mon frère qui faisait la lettre et qui la lisait à ma mère et alors une autre lettre pour mon père quand il était à la guerre, il était à Fontainebleau *(Karnod)*

- **Bouest-lizher** : Boîte à lettres ; **Ba'r ouest-lizher 'ma** : Il est dans la boîte à lettres *(Poullaouen)*

**LOA** [lwɑ:] : [vx. br. ***loi*** ; ***loa*** 1499] n.f. (pl. **-iou** ['lwaju]) ; Cuiller / & Aube (d'une roue de moulin) / Pale (baratte)

◆ Aube (d'une roue de moulin) ; **Ar rod-mil' oa rond ! Bras-mat a oa ! Hag a na loaiou d'an dour da basseal ha sell an dour teue da beb loa ar mo(d)-se hag a zerc'he treiñ, sell neuhe mo(d)-se ar vein a drôe da-heul ar rod** : La roue de moulin était ronde ! Elle était bien grande ! Elle possédait des aubes pour que le l'eau passe et donc l'eau venait ainsi sur chaque aube et ça continuait à tourner, ainsi donc les meules tournaient à la suite de la roue *(Skrigneg)*

◆ Cuiller ; **Ah ya sur ! Vïe daw lipad mad ar loa !** : Ah oui certainement ! On devait bien lécher la cuiller ! *(Lokmarïa)* ; **Ar loa d'o(be)r amann, loaiou espress so 'vid ober an amann** : La cuiller pour faire le beurre, il y a des cuillers exprès pour faire le beurre *(Plonee)* ; **Ha pep mintin, toud an dud dapè mel ba'r pod dé lak(ad) w(ar) ar bar(a), dé zibiñ ga'r loa ha vis(e) ket rum (e-)bed !** : Et chaque matin, tout le monde prenait du miel dans un pot pour mettre sur le pain, pour manger à la cuiller et il n'avait pas de rhume ! *(Kleden)* ; **Oy ! Eo ! An (hi)ni oa 'h o(be)r un tamm truch deuh ar re-all ! Eh ! Med neuhe vije skôet daoñ war i loa !** : Oh ! Si ! Celui qui grugeait quelque peu les autres ! Eh ! Mais alors on lui frappait sur sa cuiller ! *(Skrigneg)* ; **D'ar mar(e)-se vije ket laket kalz a demz ha int bet 'lakad, ba ur vereri tal du-mañ hag int bet 'lakad amo-nitrat ha vije laket gan ur loa vihen da beb bitrabesenn !** : À cette époque on ne mettait pas beaucoup d'engrais et ils sont allés mettre, dans une métairie en face de chez moi, ils sont allés mettre de l'ammonitrate avec une petite cuiller à chaque betterave ! *(Pluskelleg)*

◆ Pale (baratte) ; **Loaiou oa 'treiñ ba'r ribout** : Des pales tournaient dans la baratte *(Skrigneg)* ; **Ba'h ar ribout oa loaiou hag a vije trôet ar mod-se hag a 'n-om ga(v)e d'o(be)r amann, loaiou-koat, an dra-he oa beus memes ! An dra-he stage ket an amann deusontoñ** : Il y avait des pales dans la baratte que l'on tournait comme ça et ça devenait du beurre, des pales de bois, c'était même du buis ! Le beurre ne s'y collait pas *(Skrigneg)*

- **Be plass ar loa da *ub.*** : Avoir une grande gueule ; **Hezh so plass ar loa daoñ !** : C'est une grande gueule ! *(Skrigneg)*
- **Dibiñ leden plass ar loa da *ub.*** : Avoir un bon coup de fourchette ; **Hezh zeb leden plass ar loa daoñ !** : Il a un bon coup de fourchette ! *(Skrigneg)*
- **Be leden plass ar loa da *ub.*** : Avoir une grande gueule ; **Leden é plass ar loa daoñ** : Il a une grande gueule *(Plouïe)*
- **Lip ar loa** : Faire faillite *(Plouïe)*
- **Loa a gafe** : Cuiller à café ; **Vïe ràet un hanter loa a gafe doc'h, ur ouest-sukr** : On vous donnait une demie cuiller à café, une boîte à sucres *(Plonee)*
- **Loa blad** : Gâche (& de pâtissier) ; **'Klask pet(r)a (e)ma Janine ? – 'Klask ur loa blad !** : Qu'est-ce que cherche Janine ? – Elle cherche une gâche ! *(Skrigneg)*
- **Loa-bod** [l(w)a'bo:d-t] : Cuiller à pot / Louche ; **Ga'r l'a-bod ya vise tennet, vise tapet ar c'hoèien diwar ar laezh** : On enlevait, on extrayait la crème du lait à la cuiller à pot *(Ponvel)* ; **Ha neuhe vije laket ar chidour(e)n hag gad ar loa-bod vije lakeet ba'n assïed** : Et alors on mettait le chaudron et on mettait à la cuiller à pot dans l'assiette *(Pleiben)* ; **Ur loa-bod aluminiom ha lod da ur loa-bod vras ha lod-all da un' vihen, beb-sort mod oa** : Une louche en aluminium et certains avaient une grande louche et d'autres avaient une petite, il y avait de

toute sorte *(Skrigneg)* ; **Pa rees ga'r l'a-bod war 'r bodes a teu an hi(ni) tew toud ganes, sell goude chome ket kalz tra, se oa laezh digoènet 'è** : Lorsque tu utilises la louche sur la bassine, tu obtiens tout la partie grasse, donc ensuite il ne restait pas grand-chose, ça c'était aussi du lait écrémé *(Skrigneg)* ; **Me meus ket bet 'è dïennet laezh ba poudisi (aha)naon, lod a ree ! E vïe laket-heñw ba'r bodes ha vise dïennet ga'r l'a-bod !** : Moi je n'ai pas eu aussi écrémé du lait dans des pots, certains faisaient ! Ils le mettaient dans une bassine et c'était écrémé à la louche ! *(Sant-Wazheg)*

- **Loa-goat** : Cuiller en bois ; **Un toull ba'r c'hreis ha vïe laket ur mell tamm amann, vïe ga ur loa-goat (e)vid kemer un tammig youd dit-te ha laezh-ribout** : un trou au milieu et on mettait un gros morceau de beurre, on avait une cuiller en bois pour te prendre un petit peu de bouillie et du lait ribot *(Sant-Wazheg)*
- **Loa-owr** : Cuiller en or ; **Neuhe heus kimed prenañ bremañ loaiou-owr da zibiñ 'nê pe petramant un tamm hini en plastik ahe gis-se, just da daped dow pe dri damm** : Tu n'as alors qu'à acheter maintenant des cuillers en or pour les manger ou-bien une petite en plastique là comme ça, juste pour prendre deux ou trois morceaux *(Skrigneg)*
- **Taol loa** : Coup de cuiller ; **Ha roiñ taoliou loa daoñ !** : Et lui donner des coups de cuiller ! *(Plouïe)*

**LOAIAD** ['lwajad-t] : [***loïat*** 1732] n.f. ; Cuillerée / Défaite (chute...)

**Diw loaiad bleud gwinizh-tu** : Deux cuillerées de farine de sarrasin *(Skrigneg)* ; **Hete ar mod-se zistrempon 'naoñ ha me lake a-peu-prè ur loaiad hanter (a) vleud deus peb den !** : Ainsi donc je le détrempe et je mets à-peu-près une cuillerée et demi de farine pour chaque personne ! *(Skrigneg)* ; **Da zigentañ ga pevar vi hag a veskoñ ar sukr, dow-c'hant gramm sukr ha goude vé lak(et) an diw loaiad bleud gwinizh-tu hag an diw loaiad bleud-all hag ar gwenn-vi vé sa(ve)t !** : Au départ avec quatre œufs et je mélange le sucre, deux cents grammes de sucre et après on met les deux cuillerées de farine de sarrasin et les deux cuillerées de l'autre farine, les blancs sont battus en neige ! *(Skrigneg)*

**LOAR** [lwɑːr] : [vx. br. ***loir, loer*** ; ***loar*** 1499] n.f. (pl. **-iou** ['lwɑːrju]) ; Lune

**Sklêr oa ar loar** : La lune est claire *(Plonee)* ; **Deut an nos 'hat neb loar na nitra** : La nuit vint ma foi sans lune ni rien *(Landelo)* ; **Ar loar daole sklêrijenn war'naoñ** : La lune l'éclairait *(Lokmarïa)* ; **Ar loar larè kalz traou d'an dud** : La lune disait beaucoup de choses aux gens *(Laz)* ; **Daw é din mond da wel ar loar da wel hag-eñw ar c'harr zo komplet** : Il faut que j'aille voir la lune pour voir si la charrette est complète (paréidolie à la surface de la lune) *(Kareis)* ; **Hag è, gwel a res a lar zo aet tud ba'r loar 'è !** : Et aussi, tu vois qu'il dit que des gens sont allés sur la lune également ! *(Kareis)* ; **Ha ouïe ket la oa ar loar, i skeud 'n-hi(n)i oa dreñw i gein** : Il ne savait pas que c'était la lune, c'était son ombre derrière lui *(Skrigneg)* ; **Pé vïe sklêr ar loar deuh an noñs oa sin skorn (e)vid an de war-lerc'h vintin** : Lorsque la lune était claire la nuit c'était signe de gel pour le lendemain matin *(An Uhelgoat)* ; **Sellit ket re deus ar loar petram ar loar a lonko 'han(o)'h !** : Ne regardez pas trop la lune sinon elle vous avalera ! *(Kareis)* ; **Goud(e)-se ar loar, pé sa(v)è-hi deus an noñs, vis(e) gwraet ur sell doc'h ar loar, pe-sort mod oa-i** : Ensuite la lune, lorsqu'elle se levait le soir, on jetait un œil à la lune, comment elle était *(Kleden)* ; **Deus ar mod vïe ar loar, (a-)wechou pen talc'h ur veuc'h klask tarw 'h a pelloc'h gati** : Selon comment était la lune, parfois lorsqu'une vache continue à chercher le taureau elle va plus loin *(Kleden)* ; **Mar chomeh fikset da sell deus ar loar oa walc'h 'vid atirañ 'han(o)h** : Si vous restez fixés à regarder la lune, elle pouvait vous attirer *(Kareis)* ; **Ga ur bern lann war-gorr(e) i gein, me(d) pé seller mat deuh ar loar, ra an dra-he heñ !** : Un tas d'ajonc sur le dos, mais lorsqu'on regarde bien la lune, ça fait ça hein ! *(Laz)* ; **'Benn-berr 'h in dé wel pe-sort mod (e)ma ar steredennou ha 'wel ar loar ha gwel(e)d hag-eñw (e)ma tost Steredenn-ar-Werc'hes d'ar loar** : Ce soir j'irai voir comment sont les étoiles et la lune, voir si l'étoile du berger est proche de la lune *(Kleden)* ; **Med labour ra-hè doc'h ar loar, ar passaj, ar plass dé 'n-om chit(añ) dé basseo an de, toud an dra-se ra-hè doc'h ar loar** : Mais ils travaillent selon la lune, le passage, l'endroit pour se terrer pour passer le jour, ils font tout ça selon la lune *(Kleden)* ; **N'é ket braw sell(e)d deus keid-s(e) heñ ? Ar loar zo pell heñ ?** : Ce n'est pas facile de regarder de si loin hein ? La lune est loin hein ? *(Kareis)* ; **Ah(e) so kerseg liw ga'n heol, liw ga'r loar ha liw ga'r stered !** : Il y a là des chevaux de couleur du soleil, de couleur de la lune et de couleur des étoiles ! *(Landelo)* ; **An dra-s(e) meus ket bet klêt deñn e-bed lar(e)d lar neus bet gwel(e)t memes-tra tud bid harpet ga'r loar memes-tra !** : Ça je n'ai jamais entendu quelqu'un dire qu'il avait vu quand-même des gens se faire happer par la lune *(Kareis)* ; **Peus kemed sell(ed) mad 'benn (e)ma skeltr ar loar ha skeltr an neñw ha weli-hi Hent-Sant-Jak(e)s, war-eñwn** : Tu n'as qu'à bien regarder quand la lune et le ciel sont éclatants tu verras la Voie Lactée, tout droit *(Kleden)* ; **Fenoñs n'eus ket karr kamm pet(r)a ! Ar c'harr n'egzistè ket bemd(e) heñ ! Heñ na devejou, dre ma droiè ar loar, heñw droiè 'è** : Il n'y a pas de charrette courbée quoi ! La charrette n'existait pas tous les jours hein ! Elle avait des jours, à mesure que la lune tournait, elle tournait aussi *(Kareis)* ; **Ya, ar re-gozh na vertu deus ar loar heñ ! Hag ar loar, med gwel walc'h ret an dud, ar re-s(e) lar lar ar loar zo, neus vertu, ar loar zo abitet lar-hègn ahe** : Oui, les anciens connaissaient les vertus de la lune hein ! Et la lune, mais tu vois bien les gens, ils disent que la lune est, qu'elle a des qualités, ils disent que la lune est habitée là *(Kareis)*

- **Bevañ war-gorre ar loar** : Vivre avec la lune ; **Tou'n dud neus bet bev(et) war-gorr' ar loar** : Tout le monde a vécu la lune *(Laz)*
- **Kann ar loar** [***cann al loar*** 1732] : La pleine lune
- **Kelc'h ar loar** : Le halo lunaire ; **An dra-he zo ur form ba'n aer ah(e) gis-s(e), doc'h an dra-se vis(e) gwraet ur c'helc'h, pé vis(e) ar loar : ur c'helc'h tost, an dra-s(e) sinifiè d'ar re-gozh : glaw pell** : C'est une forme dans l'air là comme ça, on appelait ça le halo, lorsqu'il y avait la lune, un halo proche, ça signifiait pour les anciens, la pluie lointaine *(Kleden)* ; **Evid ur c'helc'h pell, glaw tost** : Pour un halo lointain, la pluie proche *(Kleden)*
- **Lenn war ar loar** : Lire dans la lune ; **Lennet vïe war ar loar** : On lisait dans la lune *(Laz)*
- **Loar-gann** [***loar-gann*** 1732] : Pleine lune ; **Ar loar ne', ar loar gozh hag ar loar-gann** : La nouvelle lune, la lune en décours et la pleine lune *(Laz)*

- **Loar gozh** [***loar goz*** 1878] : Lune en décours ; **Ha pen vé ar loar gozh 'h a-hi pelloc'h gati** : Et quand la lune est en décours, elle va plus loin *(Kleden)*
- **Loar neve** [***loar neuez*** 1659] : Nouvelle lune ; **Alïes an amzer chañjè wa'r loar ne'** : Souvent le temps changeait à la nouvelle lune *(Kleden)* ; **N'é ket pé vïe ar loar ne', neu'n ree-hi founnissoc'h** : Ce n'est pas lors de la nouvelle lune, elle faisait alors plus rapidement *(Kleden)*
- **War ar loar neve** : À la nouvelle lune ; **Nompass gref(añ) war ur loar ne', kar sur ase vi... Blew !** : Ne pas greffer à la nouvelle lune, tu n'auras très certainement... Macache ! *(Kleden)* ; **Pour, peus keme(d) hadañ pour wa'r loar ne' ha bousso-hè ur mar(e) bennaket 'è, med benn 'h i dé hadpikañ 'nê goud(e)-se, 'h ee-hè ur metr uhelloc'h ha monto-hè deustu** : Des poireaux, tu n'as qu'à semer des poireaux à la nouvelle lune et ils pousseront un moment donné, mais avant que tu n'ailles les repiquer ensuite, ils faisaient un mètre de plus et montaient de suite *(Kleden)*

**LOARIAD** ['lwɑ.(r)jəd-t] : [***luairad*** 1723] n.f. (pl. **-ou** [lwa'rjɑːdu]) ; Lunaison

**Alïes an amzer chañjè wa'r loar-ne(ve), ma chañjè war 'n tu mad oa mad, med ma chañjè wa(r) 'n tu fall, eh beñ pad pider su'n(ve)zh, ur loa(r)iad, ur loa(r)iad badè pider su'n(ve)zh, eh beñ hallè doc'h lar(e)d lar pider su'n(ve)zh pis(e) amzer vall, glaw ha traou ar mo(d)-se** : Souvent le temps changeait à la nouvelle lune, s'il changeait dans le bon sens, c'était bien, mais s'il changeait dans le mauvais sens, eh ben pendant quatre semaines, une lunaison, une lunaison durait quatre semaines, eh ben vous pouviez vous dire que ce serait quatre semaines de mauvais temps, de la pluie et des trucs du genre *(Kleden)*

**LOARIAÑ** ['lwa(r)jə] : [***loarian*** 1908] vb. ; Verdir (à cause de la lune)

**Loa'iet é un aldouarenn deut glas ga'r loar ma peus c'ho(a)nt** : « Loariet » c'est une pomme de terre qui a verdi à cause de la lune si tu veux *(Laz)*

**LOARIATA** [lwa'rjata] : [***loariata*** 1992] vb. ; Faire une crise de folie

**Sur a-walc'h loariataet, droug ba e gorv** : Sans doute pris d'une crise de folie, de colère *(Poullaouen)*

**LOCH** [lɔʃ] : [***loch*** 1911] n.m. (pl. **-ou** ['lɔʃu]) ; Cabane / Hutte / Taudis / & fam. Baraque (maison)

**Lochou rond** : Des huttes rondes *(An Uhelgoat)* ; **Cheu ba'r loch goud(e)-se forz-pegement !** : Il y eu ensuite du grabuge à profusion dans la baraque ! *(Brennilis)* ; **Me 'h a da waskediñ ar c'hrow hag ar loch** : Je vais calfeutrer la crèche et la cabane *(Skrigneg)* ; **Ba'r loch bihen neu'n oa un ekremeus, memp bet ekremet laezh 'n hom grañj alïes** : Il y avait alors une écrémeuse dans la petite cabane, nous avions souvent écrémé du lait dans notre grange *(Plourac'h)* ; **An de-all oan aet da lojañ koat, koat ma ur bern maes ha ma c'hoant da loj(añ) ar c'hoat ba'r loch** : L'autre jour j'étais allé ranger du bois, j'avais un amoncellement de bois dehors et j'avais envie de ranger le bois dans la cabane *(Plouïe)* ; **Mond da chechañ war kordenn ar vegenn oa eñstalet barzh un tammig loch tôet ga banal** : Aller tirer sur la corde de la pointe qui était installée dans une toute petite hutte couverte de genêt *(An Uhelgoat)* ; **Oh ! Red o(be)r d'ar yir blam dê da wel sklêr d'ond diwar o loch ahe gis-se ha d'ond da bek(ed) an ti** : Oh ! Il faudra faire aux poules afin qu'elles voient clair pour venir de leur cabane là comme ça jusqu'à la maison *(Karnod)* ; **Ha 'n ateli(er) 'vi(d) labour(a)d ba-kreis ar c'hoat hag ar loch ba-kreis ar c'hoat 'e ! Hag an tan ba-kreis ar loch !** : Et l'atelier pour travailler en plein bois et la hutte en plein bois également ! Et le feu au centre de la hutte ! *(An Uhelgoat)*

- **Kosh-loch** (pl. **kosh-lochou**) : Vieux taudis ; **Un devezh oa bal amañ barzh Pen ar Hars, d'ar mar(e)-se vije gwraet, houzoh walc'h, barzh tammou kosh-lochou ha kosh-tïer !** : Un jour il y avait un bal ici à Pen ar Hars, à cette époque on faisait ça, vous savez bien, dans des vieux taudis et de vieilles baraques *(Skrigneg)*
- **Loch ar bidañ** : Taudis où l'on mène une vie dissolue *(Berrien)* ; **Me so bet 'pilad lann ba'n traoñ ase his-se, ba ti ma dad ba-dreñw as(e), oa lann ba ur loch kozh gwraet ga ban(al), 'n dôenn ga banal** : Je suis allé broyer l'ajonc en bas là, chez mon père là-derrière, il y avait de l'ajonc dans une vieille hutte en chaume, le toit en chaume *(Karnod)*
- **Loch-boutouer** : Hutte de sabotier ; **Meus ket gwel(e)t ar loch-boutouer ba'r c'hoat ! 'Benn a oan-me komañs(e)t d'ober, 'benn-neuhe vijent digass(e)t da lem oa ar voutouerien-koat** : Je n'ai pas vu la hutte de sabotier dans le bois ! Quand j'ai commencé, pour-lors ils étaient amenés là où les sabotiers étaient *(An Uhelgoat)*
- **Loch-koat** : Hutte en bois ; **Lochou-koat tôet ga banal ! Ree ket glô barzh, na yin oa ket barzh 'e !** : Des huttes en bois couverts de genêt ! Il ne pleuvait pas à l'intérieur et il n'y faisait pas froid non plus ! *(An Uhelgoat)*

**LOD** [loːd-t] : [***lot*** 1547] n.m. & ad. ; Certains / Part / Partie & coll. (des) Bonbons / (des) Biscuits

**Ha lod-all** : Et certains autres *(Plouïe)* ; **Hañ ya ! Beñ lod a werzh !** : Han oui ! Ben certains vendent ! *(Skrigneg)* ; **Ga lod zo bet digoueet** : C'est arrivé à certains *(Plouïe)* ; **Lod sec'h** : Des biscuits secs *(Kergrist)* ; **Lod gomañse ar bern** : Certains commençaient à économiser *(Plouïe)* ; **Lod a-wechou teue a-raog** : Parfois certains venaient avant *(Plouïe)* ; **Lod chechegn ket, lod labouregn ket !** : Certains ne tiraient pas, certains ne travaillaient pas ! *(Kareis)* ; **Ha memes lod 'nê oa digourdïoc'h 'vid oa serten...** : Et même certains d'entre eux étaient plus dégourdis que ne l'étaient certains... *(Skrigneg)* ; **Ah ya ! Pep-hini na i lod brem(añ), ah ya ! War ur pezh tachenn ahe** : Ah oui ! Chacun avait sa part maintenant, ah oui ! Sur une grande parcelle *(Sant-Nigouden)* ; **Be zo lod ha blij ket dê labour ar re-all gwech e-bed** : Il y en a certains qui n'aiment jamais le travail des autres *(Plouïe)* ; **War lod deuhoute** : Sur certains d'entre eux *(Plouïe)* ; **Oh ! Hir vé lod 'nê, lod vé berr 'e, bep seurt mod** : Oh ! Certains d'entre eux sont longs, certains sont courts également, de toute sorte *(Poullaouen)* ; **Nann, lod 'nê ouïe labour(a)d hag a vije kontant d'o(be)r a-wichou !** : Non, certains d'entre eux savaient travailler et étaient parfois contents de le faire ! *(Skrigneg)* ; **Ha gwerzhet na lod i wreg ba Bolazeg 'vi(d) choukour preniñ 'naoñ 'è** : Et il avait vendu la part de sa femme à Bolazec pour aussi aider à l'acheter *(Skrigneg)* ; **Ma dud-kozh, lod anê oa deus Kalaner,**

**lod-ell oa deus Duod, med (a-)hend-ell 'h oump, toud ar familh zo deus Kalaner** : Mes grands-parents, certains d'entre eux étaient de Calanhel, certains autres de Duault, mais autrement nous sommes, toute la famille est de Calanhel *(Kalaner)* ; **Lod lar ree Gever deusountoñ, lod-all ree Gewr, lod-all ree Geur, dre ene vïe gwraet mignoc'h Gewr** ; Certains l'appelaient Gever, certains autres l'appelaient Gewr, certains autres l'appelaient Geur, par là-bas on l'appelait plus Gewr *(Landelo)* ; **Be zo lod ha n'eint ket sklêr** : Il y en a certains qui ne sont pas clairs *(Plouïe)* ; **Lod deus ar c'heseg vijent ket klañw** : Certains des chevaux n'étaient pas malades *(Skrigneg)* ; **Lod deusoute, be oa serten keseg oa ha vise ket red dit (e)n-om okup deusoute** : Certains d'entre eux, il y avait certains chevaux dont tu n'étais pas obligé de t'occuper *(Plouïe)* ; **Bremañ zo marw lod anê** : Maintenant certains d'entre eux sont morts *(Kolloreg)* ; **Lod deuh ar re-he vent ket (é) houll kin chom ba'r gêr** : Certaines d'entre elles ne voulaient plus rester à la maison *(Berrien)* ; **Dond a ree gate, lod teuie ur gordenn gate, lod-all teuie kilornou** : Ils apportaient, certains apportaient une corde, d'autres apportaient des seaux *(Plouïe)* ; **Med alïes pé zigouee, beñ vise devet ar lod brassañ deusoute** : Mais souvent lorsque ça arrivait, ben la plus grande partie était brûlée *(Plouïe)* ; **Me(d) pe-sort mod lod nïent kime ur bugel neuhe ha lod-all nise deg ?! Panve regn un dra mennaket** : Mais comment ça se fait que certains n'avaient alors qu'un enfant et certains autres en avaient dix ?! Si ce n'est qu'ils faisaient quelque chose *(Plouïe)* ; **Beñ lod d'an Amerik, lod da Baris, lod d(a) lec'h-all toud-ar-jeu...** : Ben certains en Amérique, certains à Paris, certains ailleurs, etc. *(Plourac'h)* ; **Nann, lod a ree hañ** : Non, certains faisaient hein *(Lokmarïa)* ; **Pegur lod na feurmou bras, sell !** : Puisque certains avaient de grandes fermes, tiens ! *(Poullaouen)* ; **Kalz oa aet, med lod d'anê-gn n'eus ket deut nitra gate en-dro, lod-all ya** : Beaucoup sont partis, mais certains d'entre eux n'ont rien rapporté, d'autres oui *(Sant-Wazheg)* ; **Hor lod domp oa ket darc'het neuhe, kim(ed) an had !** : On ne gardait pas notre part alors, seulement la semence ! *(Sant-Wazheg)* ; **Oh ya ! Pell-zo é gwerzhet, goud(e)-se ma prenet un oto duzhtu ga lod deus an arc'hant** : Oh oui ! C'est vendu depuis longtemps, j'avais ensuite acheté une automobile de suite avec une partie de l'argent *(Skrigneg)* ; **Pa gleès lod à kontañ, gomprenes ket toud dalc'h-mad 'e** : Quand tu entends parler certains, tu ne comprends pas toujours tout non-plus *(Skrigneg)* ; **Hag ar reñ-he na reent ket (a)ssames 'è ! Lod a cheche ha' ree ha lod-all a ree mann e-bed !** : Et ils ne faisaient pas ensemble non-plus ! Certains tiraient et faisaient et d'autres ne faisaient rien du tout ! *(Skrigneg)* ; **Digéss(e)t vise gouestajou-lod dèi, digéss(e)t vise ur voutailhad-Malaga ha traou ar mo(d)-se, Dubonnet, Saint-Raphaël, beb-sort** : On lui apportait des boîtes de biscuits, on lui apportait une bouteille de Malaga et des trucs du genre, Dubonnet, Saint-Raphaël, de toute sorte *(Lokarn)*

- **Deb deus lod ar re-all** : Se nourrir sur (les provisions / la part) des autres ; **Deb a reen deus lod ar re-all (pad ar bresel)** : Je me nourrissais sur les provisions des autres (pendant la guerre) *(Plouïe)*
- **Lod deus an dud** : Certaines personnes ; **Oh ! Pé 'h es da gontañ ga lod deuh an dud** : Oh ! Lorsque tu vas parler avec certaines personnes *(Skrigneg)* ; **Kar lod deus an dud, matre'n, nise bet 'n-om laket da lahiñ ha da werzhiñ traou, ar vetrinêr tàe !** : Car certaines personnes, peut-être, se seraient mis à tuer et à vendre, le vétérinaire venait ! *(Kareis)*
- **Pep hini neus e si / Ha lod neus dow pe (t/<u>d</u>)ri** : Chacun a son défaut / Et certains en ont deux (voire/<u>ou</u>) trois *(Plouïe)*
- **Tapet neus he lod** : Elle est foutue *(Plouïe)*

**LODENN** ['loːdən] : [***loden*** 1632] n.f. (pl. **-ou** [lo'dɛnu]) ; Part / Partie / Parcelle (de)

**Ba Plouïe zo diw lodenn** : Il y a deux parties à Plouyé *(Plouïe)* ; **Ah bon ! Hezh é lodenn ar c'hi neuhe ?** : Ah bon ! C'est la part de chien alors ? *(Skrigneg)* ; **N'é ket ur lodenn pa d'o(be)r ! Pa diw !** : Ce n'est pas une parcelle que tu avais à faire ! Tu en avais deux ! *(Ponvel)* ; **Ar lodenn douar zo 'kreis-tre an tu an traoñ hag an tu an nec'h** : La parcelle de terre qui se trouve juste entre le bas et le haut *(Plouïe)* ; **Joñj ran meus gwraet ur lodenn** : Je pense que j'ai fait une partie *(Kalaner)* ; **Pugur oa ur lodenn deus Botcol oa ba lanneier-Botcol** : Puisque une partie de Botcol était dans les Landes de Botcol *(Sant-Nigouden)* ; **Ya, prajeier ya, me(me)s-mod é, vije lachet an dour 'e ha vije stanket neuhe ha goude vije distanket d'ond war lodenn pep-heñi** : Oui, les prés oui, c'est pareil, on lâchait également l'eau et alors on obstruait et après on désobstruait pour que ça aille sur la parcelle de chacun *(Berrien)* ; **Amañ 'h ee d'i horzenn pelloc'h 'ta goude dé gomañsañ ar lodenn, sell leske diw horzenn müoc'h ga'r re oa war-lerc'h** : Ici il allait à sa gerbe plus loin après pour commencer la parcelle, il laissait alors deux gerbes de plus à ceux qui suivaient *(Ponvel)* ; **Hag an « Nac'h- » zo ur lodenn deus ar ger manac'h, ar penn-divé deus ar ger manac'h** : Et le « nac'h » est une partie du mot « manac'h », la désinence du mot « manac'h » *(Lennon)* ; **Dam ar Bretagn zo bet diviset mod-se ba lodennou, nin zo ba Kerne amañ kea !** : C'est parce que la Bretagne a été divisé en parties, nous ici nous sommes en Cornouaille n'est-ce pas ! *(Kolloreg)* ; **An dra-he oa ur gêr ha' oa bet ar memes mestr, ene oa un tamm maner bihen oa bet ba Pennanec'h, ar re-he oa toud d'ar memes mestr hag a oa bet partach(e)t 'tre teir lodenn** : C'était un village qui avait été au même maître, il y avait là un petit manoir qu'il y eut à Pennanec'h, tout ça c'était au même maître et ce fut partagé en trois parties *(Lannedern)*

**LODENNAÑ** [lo'dɛnə] : [***lodennaff*** 1632] vb. ; Départir / Répartir

✗ *syn.* : ***dispartïañ***

**Lodennet oagn 'boe ur pennad so !** : Elles (les terres) étaient départies depuis un bout de temps ! *(Sant-Nigouden)* ; **Bremañ oa daw lodennañ 'nê, e-gis-se oamp krog lodennañ 'nê** : Il fallait maintenant les répartir, ainsi nous commencions à les répartir *(Ar Fouilhez)* ; **Ha kreis-toud oa lodennet ar sivi** : Et d'un coup les fraises étaient réparties *(Ar Fouilhez)*

**LOENEZH** [(l)ɔ̃'ɛ̃ːnəz-s] : [vx. br. ***loenith, loeneth*** ; ***lounez*** 1659] n.f. ; Rein / Rognon

**LOEIS** [lɔjz-s] : [***Loeiz*** 1866] n.pr. ; Louis

**LOER** ['l(w)ɛːr] : [***louzr*** 1499 ; ***loëzr*** 1732] n.f. (pl. **-ou** ['l(w)ɛːru] pl. indéf. **-eier** [l(w)ɛ'rɛjər] **loreier** [lo'rɛjər]) ; Bas (vêtements) / Chaussette

✗ *syn.* : ***chaossetenn***

**Dishilhiñ loereier** : Effranger des chaussettes *(Poullaouen)* ; **Oh ya, me(d) n'eus ket loer ga gwlan 'e** : Oh oui, mais il n'y a pas non-plus de chaussette en laine *(Kolloreg)* ; **Me oan ket (ou)zhpenn deg la hag a reen va l'ereier d'ond d'ar skol 'è !** : Je n'avais pas plus de dix ans et je faisais aussi mes chaussettes pour aller à l'école *(Ar Fouillez)* ; **Ah ! Vïent ket du ! Ar lo'reier vïe gwlan gwenn, me(d) livet !** : Ah ! Ils n'étaient pas noirs ! Les bas étaient en laine blanche, mais teinte ! *(Plonee)*

➢ **Ur loerou** : Une paire (de bas / de chaussettes) ; **Mem-mod ! Hag ur loerou gwlan du pad ar bla toud !** : Idem ! Et une paire de bas de laine noire pendant toute l'année ! *(Kolloreg)* ; **Ha surtoud oa gwisket in du ! Ga ur l'erou du hag ur saro du vije gati 'ha !** : Et surtout elle était vêtue en noir ! Une paire de bas noirs et un sarrau noir qu'elle portait ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Hag ur l(o)erou-gwlan da-beked penn da zowlin ga ur pezh elastik ledan ahe warne** : Et une paire de bas en laine jusqu'aux genoux avec un gros élastique large dessus *(Skrigneg)*

**LOGOD** ['lɔːgəd-t] : coll. (sing. **-enn** [lɔ'goːdən] & **lagodenn** [la'goːdən] sing. pl. **-ennou** [lɔgo'dɛnu]) ; Souris

**Houmañ lar din vïe ket (e)vid kousked ga'r logod** : Elle me dit qu'elle ne pouvait pas dormir à cause des souris *(Plouïe)* ; **Frèget ha toullet ar bach ga'r logod !** : La bâche déchirée et trouée par les souris ! *(Plouïe)* ; **Ar rahed 'us d'hom venn ha logod ha beb-sort, ya !** : Les rats au-dessous de nos têtes, de souris et toute sorte, oui ! *(Skrigneg)* ; **'Benn ar fin oa lampet ur logodenn herve ba gargen ma bragou hag ar logodenn d'an nec'h ! Pé oa e(rr)o ga ma senturenn a oa komañset dé ziskrapad** : Au final une souris avait sauté paraît-il dans la jambe de mon pantalon et elle monta ! Lorsqu'elle arriva à ma ceinture elle commença à gratter *(Ponvel)* ; **Ha me ba'n tu-ell d'ar harzh oan 'tibrennañ ma bragou ha ma gellet tap ar lagodenn war ma skoa ! Ahe ma gwraet ur frik dèi !** : Et moi de l'autre côté du taillis, je dégrafais mon pantalon et j'ai pu choper la souris sur mon épaule ! Là je l'écrasai rapidement ! *(Ponvel)* ; **Ar logod so walc'h 'vid bi ba douar mad 'è ha surtoud e'h ee an traou a vé laket barzh ene vé druoc'h 'vid amañ, ba ur park treut** : Les souris sont capables d'être dans de la bonne terre aussi et surtout que ce qui s'y trouvait était plus abondant qu'ici, dans un champ pauvre *(Kleden)*

➢ **Ma lagodenn** : Ma p'tite souris (terme affectueux) *(Plouïe)*

➢ **Pis-logod** : Pois sauvages ; **Ma mab-kàer lak tammou pis, sete 'vel pis-logod ahe his-se** : Mon beau-fils met quelques pois, donc comme des pois sauvages là comme ça *(Skrigneg)*

➢ **Triñchon-logod** : Oseille ; **An triñchon-logod tà ba park ar re-bowr hag an alvaienn tà ba park ar fenaien(t)** : L'oseille pousse dans le champ des pauvres et la ravenelle dans le champ du fainéant (c-à-d. : l'oseille pousse dans les champs qui n'ont pas été assez amendés et la ravenelle dans ceux qui n'ont pas été suffisamment labourés) *(Kleden)*

**LOGOD-PENN-DALL** ['lɔːgət pɛn'dal] : [***logod penndall*** 1732] coll. (sing. **logodenn-penn-dall** [lɔ'goːdən pɛn'dal]) ; Chauve-souris

✗ *syn.* : ***askell-groc'hen***

**Ur logodenn-penn-dall oa** : Il y avait une chauve-souris *(Kergrist)*

**LOJAÑ** ['lɔ̃ːʒə] : [***logaff*** 1499] vb. ; Ranger (à l'abri) / Loger

✗ *m. dér.* : ***dilojañ***

**Ma 'h añw ba'h an ti ahe damaït 'o laret din chom da lojañ** : Si je vais ici dans la maison tout à l'heure on me dira de rester loger *(Berrien)* ; **Ha sete heñ vïe lojet neuhe (e)vi(d) an nos ba krow ar c'heseg** : Et il était alors donc logé pour la nuit dans l'écurie *(Lokmarïa)* ; **Vïe-hègn 'lojañ war 'r wênn-ivin ah(e), da 'r gaoñw oa ha-toud ah(e) !** : Elles logeaient là sur l'if, là c'était l'hiver et tout *(Laz)* ; **Lojet, lojet oamp ! Me oa re bell ! C'hwec'h kilometr deuh ar vourc'h...** : Logées, nous étions logées ! J'étais trop loin ! Six kilomètre du bourg... *(Plonee)* ; **Pugur ahe oc'h lojet ha maget, set' labour sur ken peus gall(et) kemer roulamant kea !** : Puisque là vous êtes logés et nourris, donc du travail sûr jusqu'à ce que tu intègres le roulement n'est-ce pas ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Pe-lec'h 'h ent 'ta da lojañ barzh un ti, pugur neugn ket aes da bêo, n'é ket possubl !** : Où vont-ils donc loger dans une maison, puisqu'ils n'ont pas les moyens, ce n'est pas possible ! *(Skrigneg)* ; **Ar re 'h a d'o(be)r an dro vé lojañ ba Lourdes ha goud(e)-se 'h aint da bourmen bemde tro-war-dro** : Ceux qui vont faire le tour logent à Lourdes et après ils vont se promener tous les jours aux alentours *(Skrigneg)* ; **Klask un tamm boued ha klask plass da lojañ deus an nos neu'n, ba krow ar saout** : Chercher un peu de nourriture et chercher alors un endroit pour loger la nuit, dans l'étable *(Poullaouen)* ; **Boñ tampi, deut da lojañ papred ha' vo gwelet...** : Bon tant pis, venez loger tout de même et on verra... *(Landelo)* ; **Gwelet vé papred hed an hent barrakennou bet gwraet (e)vi(d) lojañ (a)nê** : On voit toujours le long de la route des baraquements faits pour les loger *(An Uhelgoat)* ; **Houzh teue in bissiklèt da werzhañ dilhad ha chome da lojañ barzh ti an dud mo(d)-se** : Elle venait en bicyclette pour vendre des vêtements et restait loger chez les gens comme ça *(Skrigneg)* ; **Prenet meus 'e ur c'hamioneten hag ar mod-se, deus ma zigoueo, mo un dra mennañket da lojañ** : J'ai acheté une camionnette et ainsi, selon ce qui arrivera, j'aurai quelque chose pour loger *(Skrigneg)* ; **Gwelloc'h vo gantoñ lojañ barzh ti an dud pé 'n-om ga(v)o ma vé akomod dê, med ma vé ket akomod dê deuh ma zigoue** : Ce sera mieux pour lui de loger chez les gens lorsque ce sera pratique pour eux, mais si ça ne l'est pas selon ce qui arrive *(Skrigneg)* ; **Me(d) be oa kalz familhou d'ar mar(e)-se ha' renke lojañ deg kroèdur ba un ti an hanter bihannoc'h 'vi(d) hon hini** : Mais il y avait beaucoup de familles à cette époque qui devait loger dix enfants dans une maison la moitié plus petite que la nôtre *(Lannedern)* ; **Treuchou-lann d'o(be)r tan, vijent ket troc'het berr hañ ! Vije lesket perchennou ha' vije lojet neuh(e) ba-us d'ar hreñch** : Les troncs d'ajonc pour faire du feu, on ne les coupait pas courts hein ! On laissait des perches qui étaient alors rangés au-dessus de la grange (c-à-d. à l'étage) *(Ar Fouillez)*

- **Goull lojañ** : Demander retraite (lieu ou loger) ; **Ree kime passeal ar mod-se ha vise o houll lojañ ha goude 'h ee roud** : Il ne faisait que passer comme ça et il demandait retraite et après il partait *(Lokmarïa)*
- **Lojañ koat** : Ranger du bois (à l'abri) ; **An de-all oan aet da lojañ koat, koat ma ur bern maes ha ma c'hoant da lojañ ar c'hoat ba'r loch** : L'autre jour j'étais allé ranger du bois, j'avais un amoncellement de bois dehors et j'avais envie de ranger le bois dans la cabane *(Plouïe)*
- **Skol-lojañ** : Internat ; **Me oa kass(e)t d'ar skoul-lojañ, pugur ma ur breur 'e ha gaoseen ket, koulz lared, tamm galleg (e-)bed !** : Je fus envoyé en internat, puisque j'avais aussi un frère et je ne parlais, pour ainsi dire, pas un mot de français ! *(Lannedern)*

**LOJERISS / LOÑJERISS** [lo'ʒəːriz-s] [lɔ̃'ʒeːriz-s] [lo'ʒejz-s] : [***lojericzc*** 1557] n.m. ; Logement / Logis / Habitations / Hébergement

**Ahe beñ ar loje'iss so kasimant toud ba Lourdes** : Là ben les hébergements sont quasiment tous à Lourdes *(Skrigneg)* ; **C'hoant na da gaoud un tamm loje'iss evid un nos** : Il voulait un hébergement pour une nuit *(Lopereg)* ; **Toud an tïer hag ar loje'iss** : Toutes les maisons et les hébergements *(Poullaouen)* ; **Ar re-h(e) neuhe so loje'iss ha' zo koueet toud, gav din, re Mari-Soas ha-toud !** : Ce sont des habitations qui se sont toutes effondrées, je crois, celles de Marie-Françoise et tout ! *(Skrigneg)*

**LOKAL** [lokal] : n.m. (pl. **-iou** [lo'kalju]) ; Local

**Hag ar mêr neus fournisset ar lokal, zo gwraet ur sal vraw domp !** : Et le maire a fourni le local, on nous a fait une belle salle ! *(Plouïe)*

**LOKED** ['lɔkəd-t] : [***loquet*** 1499] n.m. (pl. **lokejou** [lɔ'kɛːʒu]) ; Loquet

**Re divêd oan ha dre an toull deuh ar loked (iv)e ma laket ma lagad, me lar dec'h ma gwelet ur sakre cheu !** : J'étais trop tard et aussi par le trou du loquet j'avais mis mon œil, je vous le dis j'avais vu une sacrée affaire ! *(An Uhelgoat)* ; **Hemañ 'n-hin(i) é ar loked** : C'est celui-ci le loquet *(Skrigneg)* ; **Ar loked vise toud (a-)bezh** : Le loquet était tout d'une pièce *(Poullaouen)*

**LOKEDIÑ** [lɔ'keːdi] : [***lokediñ*** 1992] vb. ; Mettre le loquet

**Ya ! Laret vé « lokedet » lar 'n-hin(i) vé ket 'vid digeriñ an noñr** : Oui ! On dit « lokedet » lorsqu'on ne peut ouvrir la porte *(Skrigneg)*

**LOLOIG** [lo'loig-k] : ; cf. loc.

- **Karantez-loloig** : Amour passionnel ; **Karantez-loloig bad kime pider eur war'n-ugent !** : L'amour passionnel ne dure que vingt-quatre heures ! *(Skrigneg)*

**LON / LOEN** [lɔ̃ːn] [lwɛ̃ːn] : [vx. br. ***lodn*** ; ***loezn*** 1521] n.m. (pl. **-ed** ['lɔ̃ːnəd-t] ['lwɛ̃ːnəd-t]) ; Animal / Bête / & pl. Bétail

**Ar'n ar loned so tomm hañ !** : L'haleine des bêtes est chaude hein ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! Ar loned vije miser(e)t (me)mes-tra...** : Oh ! Les bêtes étaient quand-même maltraitées... *(Skrigneg)* ; **An dra-he zepande deus pris ar lon 'e** : Ça dépendait aussi du prix de la bête *(Plouïe)* ; **Laket zo holen daoñ war e lon** : Le prix de sa bête est salé *(Plouïe)* ; **Med a-wechou vise red da reiñ kalz marc'hadmatoc'h deus ar loned** : Mais parfois on était obligé de tirer un moins bon prix des bêtes *(Plouïe)* ; **Petram é ur lon re hross é** : Ou alors c'est que l'animal est trop gros *(Plouïe)* ; **Lon vall !** : Sale bête ! *(Kergrist)* ; **An dra-he zepand deus ar mod vise stummet ar lon** : Ça dépend de la manière dont était taillé l'animal *(Plouïe)* ; **N'eint ket ken braw o loned hag ar re-all** : Leurs animaux ne sont pas aussi beaux que les autres *(Skrigneg)* ; **Ar loned-kig** : Les bêtes à viande *(Plouïe)* ; **Un hanter-re houlles 'vid da lon** : Tu demandes bien trop (cher) pour ta bête *(Plouïe)* ; **Ha pa vije e zorn war ar loned da wel pesse mod oa lardet ar loned ha toud** : Et lorsqu'il posait sa main sur les bêtes pour voir comment elles étaient engraissées et tout *(An Uhelgoat)* ; **Me(d) gwich-all oa mïoc'h a loned ar mo(d)-se 'vi(d) zo bremañ ! Sell vije tap(et) an dud a-wichou** : Mais autrefois il y avait ainsi plus de bêtes qu'il y en a de nos jours ! Les gens se faisaient donc parfois avoir *(Skrigneg)* ; **Neuhe vïe tud gwraet ar marc'hadourien-lousou deuhoute, (e)vi(d) ar loned ha (e)vi(d) an dud ha-toud 'h ober tro war ar maes mo(d)-se** : On les appelait donc les apothicaires, pour les bêtes et pour les gens et tout faisant le tour des campagnes comme ça *(An Uhelgoat)* ; **(E)n-im okup deuh ar loned** : S'occuper des animaux *(Plonee)* ; **Blame d'ar loned da basseal** : Pour que les bêtes puissent passer *(Berrien)* ; **Turlutet ga'r lete(r)n-tampet deuh an nos da voueta ar loned** : Ils s'agitaient la nuit en tâtonnant munis de la lampe-tempête pour nourrir les bêtes *(Lokmarïa)* ; **(E)n-om okup deuh he bugwal(e), (e)n-om okup deuh ar loned** : S'occuper de ses enfants, s'occuper des bêtes *(Berrien)* ; **Tud ha loned didress** : Des gens et des bêtes sans allure *(Poullaouen)* ; **Ar degined a zizreñvel ar loned-all** : Les geais imitent les autres bêtes *(Poullaouen)* ; **Pa oa gwraet siman dan ar lon(ed) vis(e) ket erfer da hezh** : Lorsque l'on fit du ciment sous les bêtes on n'avait plus besoin de lui *(Speied)* ; **Loned reizh kwa a-peu-prè, aes da labourad** : Des bêtes à-peu-près dociles, faciles pour travailler *(Plouïe)* ; **N'é ket ga'r loned, vïent ket gwerzhet (a)nê ba Gouel-Mikêl** : Ce ne sont pas les bêtes, on ne les vendait pas à la Saint-Michel *(Sant-Wazheg)* ; **An dud vije amïabl deus ar loned memes-tra** : Les gens étaient quand-même affectueux envers les bêtes *(Plouïe)* ; **Mi vije (e)n-om okupiñ doc'h ar loened** : Moi, je m'occupais des bêtes *(Kallag)* ; **An hanter deus an dud oarant ket hanoiou ar loened 'e** : La moitié des gens ne savent pas non-plus les noms des animaux *(Plourac'h)* ; **Loned deus ar c'hèerrañ, lard, flamm ha flour ar blew war'nê** : Des bêtes parmi les plus belles, grasses, au poil éclatant, lisse et doux *(An Uhelgoat)* ; **Ya, ur lon dizoar(e), hezh zo ur lon braw** : Oui, une bête bien formée, c'est une belle bête *(Ponvel)* ; **Ha ar lanneier vijent ket troc'het toud beb pla, vije troc'het 'vid kaved gousil da lak (d)indan ar loened ha vije troc'het 'benn vije emm sur 'hat !** : On

ne coupait pas les landes chaque année, on coupait pour avoir de la litière pour mettre sous les bêtes, on coupait très certainement quand on avait besoin *(Sant-Nigouden)*

- **Cherr war ur lon** : Enfermer une bête (dans son enclos...) ; **Ah ya, Yves an de-all oa deut un' maes p(a) oa aet da je(rr)iñ warne hag 'benn oa e(rr)i tost na gwraet sin dèi d'ond war e his 'benn oa e(rr)i da je(rr)iñ, 'benn-neuhe na 'n-om zespunet** : Ah oui, Yves, l'autre jour une (poule) était sortie lorsqu'il alla les enfermer et dès qu'elle s'approcha, il lui fit signe de le suivre quand il arriva pour fermer, pou-lors elle s'était ramassée *(Skrigneg)*
- **Lon-brein** : Laideron ; **Ur lon-brein oa'i** : C'était un laideron *(Kleden)*
- **Lon goueñ** : Animal sauvage ; **Brem(añ) zo kem(e)n(t) loned goueñ 'è** : Il y a aussi de nos jours autant d'animaux sauvages *(Laz)*
- **Loned-korn** : Bêtes à cornes ; **Beñ ur fet vras é-i hag amañ ar patroñ, sete Sant-Herbod é patroñ ar loned-korn** : Ben c'est une grande fête et ici le patron, Saint-Herbot est donc le saint patron des bêtes à cornes *(Plonee)*
- **Lon mesked** : Bête de deux couleurs ; **Pichar vije laret deus ur lon un tammig gwenn ha glas, ur lon mesked** : On disait « aubère » d'une bête un petit peu blanche et bleue, une bête de deux couleurs *(Lokmarïa)*

**LON-KESEG** [lɔ̃n'ke:zəg-k] : [***loein-kézek*** 1896] n.m. ; Cheval (de sexe indifférencié) / Équidé

**Dow lon-keseg oa e-barzh ar ferm ya** : Deux chevaux était à l'intérieur de la ferme oui *(Plonee)* ; **A-wechou pé vije tud hond da breno ur lon-keseg** : Des fois lorsque des gens allaient acheter un cheval *(Skrigneg)* ; **Setou ba toud ar fermou oa daw kaoud dow lon-keseg !** : Il fallait donc avoir deux chevaux dans toutes les fermes ! *(Sant-Wazheg)* ; **Eh beñ 'h eemp di dé gass anèoñ ha vïe laket an toas war-gein ar lon-keseg** : Eh ben nous y allions pour l'envoyer et on mettait la pâte sur le dos du cheval *(Sant-Wazheg)* ; **Ar marichal hag ar hern-keseg, an harnachou, ar stern da lakad ar lon-keseg** : Le maréchal-ferrant et les fers à cheval, les harnachements, l'attelage pour mettre le cheval *(Skrigneg)* ; **Hag goude neuhe voa bet houm(añ) d(i)harpet deus 'zu-s(e), deg pe ugent lon-keseg** : Et alors après il fut dégagé de là (le bateau), dix ou vingt chevaux *(Pleiben)* ;**Med re-wir ! Ha oa renket da hond da gerc'had ur lon-keseg da chechañ warnoñ da zond er-maes !** : Mais c'est véridique ! Et il avait fallu aller chercher un cheval pour tirer dessus pour le faire sortir ! *(Skrigneg)* ; **Ga'r buter ! Stag ar lon-keseg ba'r buter hag 'è heñw basseie ar buter ba-dindan ha setou vïe kim(ed) despun neu'n** : Avec le butoir ! On attachait le butoir au cheval, il passait aussi le butoir en dessous et il n'y avait alors qu'à ramasser *(Sant-Wazheg)* ; **Ha pa 'h eer da gerc'he(d) bleud d'ar vil(in), vije mo(d)-s(e) 'è ! Ga'r lon-keseg, vïe laket bleud ba ur penn ha ba'h ar penn-all** : Et lorsqu'on allait chercher de la farine au moulin, on faisait aussi comme ça ! À cheval, on mettait de la farine dans un bout et dans l'autre bout *(Skrigneg)*

**LOÑCH / LOCH** [lɔ̃(j)ʃ] [lɔ̀ʃ] : [***lonch*** 1716] n.m. (pl. **-ed** ['lɔ̃(j)ʃəd-t] ['lɔ̀ʃəd-t]) ; Loche des rivières

- **Loch-bihen** : Vairon ; **Ar besketerien, gwich-all, a dape loched-bihen mo(d)-se da daped pesked bras ! Vije laket war ar linenn** : Autrefois les pêcheurs attrapait des vairons comme ça pour attraper de grands poissons ! Qu'on mettait sur la ligne *(Skrigneg)*

**LONKADENN** [lɔ̃ŋ'kɑ:dən] : [***loncaden*** 1716] n.f. (pl. **-ou** [lɔ̃ŋka'dɛnu]) ; Gorgée

**Na keme(d) ur lonkadenn** : Il n'avait qu'une gorgée *(Skrigneg)* ; **Eh ! Ha hi barzh kêr neuhe 'ta nije tammou tassou, kajimant vije ket diw lonkadenn en enne hag amañ oa ur pezh bor(e)nn vras !** : Eh ! Et alors elle, en ville, avait des petites tasses, elles ne contenaient quasiment pas deux gorgées et là c'était un énorme bol ! *(Skrigneg)*

**LONKAÑ** ['lɔ̃ŋkə] : [***loncaff*** 1499] vb. ; Boire / Avaler / fig. Oublier (cf. **EVAÑ / IVAÑ**)

**Sellit ket re deus ar loar petram ar loar a lonko 'han(o)'h !** : Ne regardez pas trop la lune sinon elle vous avalera ! *(Kareis)* ; **'N hin(i) neus ket a zent kin é red daoñ tramouilhañ ba'h i hinou 'benn lonkañ 'nê** : Celui qui n'a plus de dent doit les ramollir dans sa bouche pour les avaler *(Skrigneg)* ; **Ni meump hastet buan lonk ar brezhoneg ha toud an traou (a)blam da ve (e)velt ar re-all** : Nous nous sommes dépêchés d'oublier le breton et tout afin d'être comme les autres *(Skrigneg)* ; **Tapet na ur skudellad ha lonket e lein** : Il avait pris une écuellée et bu son dîner *(An Uhelgoat)* ; **Me(d) vijent ket troc'het d'ar c'heseg, pugur ar c'heseg a zreilhe 'nê toud o-hun 'lec'h ar saout a lonke 'nê** : Mais on ne les coupait pas pour les chevaux, puisque les chevaux les hachaient eux-mêmes alors que les vaches les gobaient *(Skrigneg)* ; **Beñ, goulskoude vije gwraet yod ha traou mod-se, an dra-he oa aes a-walc'h da lonkañ, med 'vid goûd pe oa re domm pe oa ket vije gwraet an dra-he ka(s)imant-sur** : Ben, pourtant on faisait de la bouillie et des trucs du genre, c'était facile à avaler, mais on faisait ça très certainement pour savoir si elle était chaude ou non *(Skrigneg)*

- **Fell ket dit lonkañ toud ar pezh lar hezh** : Il ne faut pas gober pas tout ce qu'il raconte *(Plouïe)*
- **Lonkañ eneb-garzh** : Faire une fausse route ; **Lonket a meus enob-garzh !** : J'ai fait une fausse route ! *(Skrigneg)*
- **Lonkañ harne** : Gober les mouche (m.-à-m. Gober de l'orage) ; **'H o(be)r pet(r)a (e)mout ahe 'lonkañ harne ?** : Que fais-tu là à gober les mouches *(Skrigneg)* ; **Oh ! Gwel(et) meus hezh à lonkañ harne** : Oh ! Je l'ai vu gober les mouche *(Skrigneg)*

**LONKER** ['lɔ̃ŋkər] : [***lonker*** 1716] n.m. (pl. **-ien** [lɔ̃ŋ'kɛrjən]) ; Ivrogne / Picoleur (cf. **EVER**)

**Hemañ zo ur lonker !** : C'est un ivrogne ! *(Berrien)* ; **Ur lonker, hemañ gav mad e bann'h** : Un ivrogne, il aime bien son coup *(Motre)* ; **Gwel a ret, ba hom micher memp ur brud fall, brud everien, lonkerien !** : Vous voyez, dans notre métier nous avions une mauvaise réputation, une réputation de buveurs, d'ivrognes ! *(Lokarn)*

➢ **Lonker gwin ru** : péj. Picoleur de vin rouge ; **N'é kemed ur lonker gwin ru !** : Ce n'est qu'un picoleur de vin rouge ! *(Skrigneg)*

**LOPETA** [lo'petə] : [***lopata*** 1927] vb. ; Tapoter

**É lopeta gad e dreid (a-)raog** : Tapotant de ses pattes avant *(Poullaouen)* ; **Ha lopeta deus e du deus kost e benn (e)n-ur lared d'ar chô (a-)raog, an heñi beg : Hei !** : Il tapotait de son côté sa tempe en disant au cheval de devant, celui de tête : Hue ! *(Poullaouen)*

**LOR** [lɔːr] : [vx. br. ***lob(u)r, louor*** ; ***loffr*** 1499] ad. ; Apathique / Paresseux (-se) / Lourd (-e) / Veule (cf. **LISOUREG**)

**Dilhad lor** : Vêtements crasseux *(Plouïe)* ; **Ar re-he voa moñsadou tud lor** : C'étaient des gens massifs et lourds *(Pleiben)* ; **Hezh n'é ket gwal antirin, hezh zo lor** : Il n'est pas bien courageux, c'est un paresseux *(Skrigneg)* ; **Ahe oa un tamm adjudant lor, un tamm den neant-tre !** : Là il y avait un petit adjudant veule, un petit gars de rien du tout *(Pleiben)* ; **Un dèn lor, an dra-he zo ur feneant, sterd da zuvun** : Une personne apathique, ça c'est un fainéant, difficile à réveiller *(Lokmarïa)* ; **Vij(e) ket emm da fouetañ 'nê keme(nt)-se, gwraet a vij(e) ur strak ! 'Med-seped ar re vije lor un tamm !** : Il n'était pas nécessaire de les fouetter tant que ça, on faisait un claquement ! Excepté ceux qui étaient un peu paresseux ! *(Skrigneg)*

➢ **Amzer lor** : Temps lourd ; **Amañ é lor an amzer !** : Ici le temps est lourd ! *(Plonee)* ; **An amzer zo lor, 'benn-neuhe ma vé pounner an amzer, ma vé harne vé pounner, an dud teu da ve lor** : Le temps est lourd, pour-lors si le temps est lourd, il l'est s'il y a de l'orage, les gens deviennent apathiques *(Pleiben)*

➢ **Rèr-lor** : Fainéant *(Plouïe)*

**LORC'H** [lɔx-h] : [***lorch*** 1519] n.m. ; Fierté / Orgueil

**Pa vé gan(et) an dud, houzoh walc'h, vé lorc'h toud** : Lorsqu'il y a naissance, vous savez bien, il y a beaucoup de fierté *(Skrigneg)*

➢ **Be lorc'h en ennoñ** : Avoir de la fierté en soi ; **Setu ar re-mañ 'ha ! Paotr-kaezh, lorc'h en enne neuhe !** : Et donc eux ma foi ! Mon pauvre, ils avaient alors de la fierté en eux ! *(Skrigneg)*

**LORC'HAÑ** ['lɔrhə] : [***lorhein*** 1732] vb. ; (s') Enorgueillir

**Lorc'het é** : Il est enorgueilli *(An Uhelgoat)*

➢ **Mil-lorc'het** : Tout enorgueilli ; **Mil-lorc'het oamp toud** : Nous étions tous tout enorgueillis *(An Uhelgoat)*

**LORC'HAÑS** ['lɔrhɑ̃z-s] : [***lorc'hañs*** 1992] n.f. (pl. **-ou** [lɔr'hɑ̃su]) ; Prestiges

**Lorc'hañsou ha toud** : Des prestiges et tout *(Poullaouen)*

**LORC'HUS** ['lɔrhyz-s] : [***lorhus*** 1732] ad. ; Orgueilleux (-se)

**Tud lorc'hus** : Des gens orgueilleux *(Plouïe)* ; **Charriter, er c'hontrel oa an dra-he lorc'hussañ toud** : Charretier, au contraire c'était ce qu'il y avait de plus glorieux *(An Uhelgoat)* ; **Hoñzh so lorc'hus, lorc'hus-toud !** : Elle est orgueilleuse, complètement orgueilleuse *(Skrigneg)*

**LORGEN** ['lɔrgən] : [***lovrgen*** 1970] n.m. (pl. **-ed** [lɔr'geːnəd-t]) ; Feignasse / Femme de mauvaise vie

**Hezh so ur lorgen !** : C'est une feignasse ! *(Skrigneg)* ; **Set' ahe ur lorgen !** : En voilà une feignasse ! *(Skrigneg)* ; **Deus (a)lesse 'ta, lorgen !** : Viens de là donc, femme de mauvaise vie *(Poullaouen)*

**LORGNAJ** ['lɔrɲaʃ] : [***lorgnaj*** 1992] n.m. (pl. **lorgnachou** [lɔr'ɲaʃu]) ; Saloperie (& fig.) / (une) Infection

**Mallezh toue ! Aet é kuit c'hoazh... Lorgnaj ! Aet (a)darr(e) kuit ! Loustoni !** : Nom de Dieu ! Elle est encore partie (mouche)... Saloperie ! Encore échappée ! Saleté ! *(Plonee)*

**LORGNEZH** ['lɔ̀rɲəz-s] : [***lorgnez*** 1983] n.f. (pl. **lorgnassou** [lɔr'ɲasu]) ; Saloperie (& fig.) / (une) Infection

**Houmañ zo ur lorgnezh !** : C'est une saloperie ! *(Plouïe)* ; **Ur lorgnezh é hezh ! Ya...** : C'est une saloperie ! Oui... *(Plonee)* ; **Diwall deus al lorgnassou zo hiriw haloupad an heñchou** : Fais attention aux saloperies qui courent les routes aujourd'hui *(Poullaouen)* ; **Ba'n douar kozh tà traou plom-rèr, med ar re-s(e) so lorgnezh, ar re-s(e) so kal(ed) ha sterd dé droc'hañ** : Les chénopodes apparaissent dans de la vielle terre, mais ce sont des saloperies, ils sont durs et difficiles à couper *(Kleden)*

➢ **Bann'h-lorgnezh** : Un coup de mauvais cidre ; **Ur bann'h-lorgnezh vis(e) laret deus ar jistr fall** : On appelait le mauvais cidre « ur bann'h-lorgnezh » *(Kleden)*

**LORGNO** ['lɔrɲo] : [***lorgna*** 1716] vb. ; Voiler (une roue)

**Lorgnet é ar rod** : La roue est voilée *(Kergrist)*

**LOR-ZI** [lɔr'ziː] : n.m. ; Sol de la maison (cf. **LEUR-ZI**)

**LOSKEN** (cf. **LESKEN**)

**LOST** [lɔst] : [***lost*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['lɔstu]) ; Queue (& sex) / Fond / Bout / Confins

✗ *m. dér.* : ***belost*** ; *m. comp.* : ***brank-lost***

**Ya ha vïe troc'het o lost, kourtet** : Oui et on leur coupait la queue, on écourtait *(Skrigneg)* ; **Gwraet meus ur pekad pour ba lost ar jardrin** : J'ai fait un petit peu de poireaux dans le fond du jardin *(Poullaouen)* ; **Hag an hini gozh ba lost an ti** : Et la vieille dans le bout de la maison *(An Uhelgoat)* ; **Ya, me(d) ar c'hlopier vïe lakeet war lost ar marc'h** : Oui, mais on mettait la croupière sur la queue du cheval *(Skrigneg)* ; **Hezh zo (e)vel ur bik, an hanter deus he gwad ba'n he lost** : Il est comme une pie, la moitié de son sang dans sa queue (se dit pour un chaud lapin) *(Plouïe)* ; **Ar gwashañ tra zo (war an douar / ba'r bed) é c'hoa(r)i ur plac'h gad ur lost koueet** : La pire chose qui soit (sur Terre / au monde) est de se taper une femme et d'être en panne *(Plouïe)* ; **Hag a oa krog an otro-person ba ur penn deuh ar baner ha lak anèoñ ba lost an ti** : Et le recteur crochait dans un bout du panier, et ils le mirent dans le bout de la maison *(An Uhelgoat)* ; **Amañ hi-mañ ba'r parrechou bihen en-dro da lost ar Menez-Are** : Ici-même dans les petites paroisses autours des confins des Monts D'Arrée *(An Uhelgoat)* ; **Ha d'ar poent-se vïent kourtet, pa vijent 'n-om ga(ve)t deg, pemzete ahe gis-se, vïe troc'het o lost dê, a-peu-prè keid-se, da hirrañ mo(d)-se !** : Et à ce moment-là elles étaient écourtées, lorsqu'ils se retrouvaient dix, quinze jours là comme ça, on leur coupait la queue, à-peu-près de, au plus long comme ça *(Skrigneg)* ; **C'hwi vïe d'arseed war an ta(li)er ha c'hwi denne teil ba-kreis-tre ar jô, an heñi-all denne ba lost ar c'harr** : Vous deviez vous asseoir sur la croupe et vous tiriez le fumier juste entre le cheval, l'autre tirait au bout de la charrette *(Speied)* ; **Heñ na ur mell lost sur a-walc'h, n'on ket bet wel amañ…** : Il avait sûrement une grosse queue, ici je ne suis pas allé voir… *(Plouïe)* ; **Ha digouêt ba'r gêr ba-lost an hangar ahe gis-s(e) ba-lec'h 'h ant** : Et il arriva à la maison au bout du hangar là où ils vont comme ça *(Kleden)* ; **Welon keme(d) ar stalvêr ! Heñ oa moan, treig daoñ hag ur lost hir daoñ** : Je ne vois que le triton ! Il était mince, munis de pieds et d'une longue queue *(Skrigneg)* ; **Hemañ a spufe, ahe (e)ma sè ar fri-lous, med spuf a ra o lost me lar dit ! Oh fentus é gweled hañ !** : Il hérissait, tiens il est là le dindon, mais ils hérissent leur queue, je te le dis ! Oh, c'est marrant à voir hein ! *(Skrigneg)* ; **Lostou ar saout vïe digasset amañ kent** : Avant on apportait ici les queues de vaches *(Plonee)* ; **An dra-he vije lak(e)t dê war o c'hein, staget deuh an dorchenn ha vije sa(ve)t o lost ha laket dan o lost** : On leur mettait ça sur le dos, attaché au coussin et on levait leur queue et mettait sous leur queue *(Skrigneg)* ; **Barbioles oa kignes a-bred, re peus-bras, gou(de)-se zo skeres neuh(e), 'r re-h(e) zo kignes tre, re lostou berr** : Les « barbioles » étaient des cerises relativement hâtives, de relativement grandes, ensuite il y a alors des cerises, elles sont tout à fait des cerises, à queue courte *(Laz)*

- **An arc'hant é berr o lost** : L'argent part vite / On en voit vite le bout
- **Ar wirione zo ba lost ar chidour(e)n** : La vérité est cachée au fond du puits (m-à-m. … est au fond du chaudron) *(Kleden)*
- **Ba lost an daol** : En bout de table ; **Vïe ba lost an daol ato** : Il était toujours en bout de table *(Plonee)* ; **Setou ar mevelien voa lakeet ba lost an daol hag Kroc'henig voa laket an hini diveañ toud ahe pugur voa-hañw ket estimet ga den e-bed c'hoa(zh) !** : Donc les domestiques étaient mis en bout de table et Kroc'henig était mis le tout dernier là puisque personne encore ne l'estimait *(Plonee)*
- **Ba lost an ti** : Dans le fond de la maison ; **Ar reñ-s(e) vije leusket d'o(be)r un tamm ! Gwich-ell vïent laket ba lost an ti pet(r)aman dindan an daol !** : On les laissait se faire un peu ! Autrefois on les laissait dans le fond de la maison ou-bien sous la table ! *(Kallag)*
- **Berr e lost** : Pauvre ; **Hezh é berr e lost** *(Plouïe)*
- **Flep i lost** : La queue (sexe) ramollie / Impuissant *(Poullaouen)*
- **Golo-lost (deus bro-Saos)** : Capote (anglaise) (humour, mot-à-mot : couvercle de queue d'Angleterre) ; **Ur golo-lost deus bro-Saos, ah ya, an dra-he zo ur gapotenn angles** : Une « golo-lost deus bro-Saos », ah oui, ça c'est une capote anglaise *(Plouïe)*
- **Gwerenn-lost-hir** : Verre à pied ; **Grannoc'h ba'h ur werenn-lost-hir kentoc'h 'vid reiñ daoñ ba'h ur werenn-moutard !** : C'était plus distingué dans un verre à pied que de lui donner dans un verre à moutarde *(Skrigneg)* ; **Oa grannoc'h dèi reiñ daoñ ur werenn-lost-hir** : C'était plus distingué pour elle de lui donner un verre à pied *(Skrigneg)*
- **Kaoud lost ur veuc'h ba e zorn** : Avoir un poil dans la main (mot-à-mot : Avoir la queue d'une vache dans sa main) ; **Hezh neus lost ur veuc'h ba e dorn** : Il a un poil dans la main *(Motre)*
- **Koueet deus lost ar c'harr** : Has-been / Complètement dépassé (-e) / Bercé (-e) trop près du mur (m-à-m. tombé de l'arrière de la charrette ; **Ah ! Hezh so un' koueet deuh lost ar c'harr, n'é ket plom-plom** : Ah ! Lui il a été bercé trop près du mur, il n'est pas fute-fute *(Skrigneg)*
- **Lost ar c'hilhorn** : Le fond du seau ; **Da lesk ar pri d'ond da lost ar c'hilhorn ha neu'n vise tapet an dour, a-wichou nis(e) liw an dour-haw** : Pour laisser la boue descendre au fond du seau et alors on prenait l'eau, elle avait la couleur du purin *(Poullaouen)*
- **Lost ar vorn** : (le) Fond du four ; **Benn chechañ an dorzh deuh a lost ar vorn, a-wichou pise brêet 'nèi** : Avant de tirer la tourte du fond du four, parfois tu l'avais défoncée *(Ponvel)*
- **Lost klou(a)r** : Pleutre ; **Hezh so ur lost klou(a)r** : C'est un pleutre *(Pleiben)*
- **Na lost na rer** : Sans queue ni tête *(An Uhelgoat)*
- **N'é ket ur vlevenn neus ba e zorn, med ur lost-beuc'h** : Ce n'est pas un poil qu'il a dans la main, mais une queue de vache *(Lokmarïa)*
- **N'eus na moue(ñ) na lost** : Ça n'a ni queue ni tête ; **An dra-he zo 'vid tud hag é e(rr)i cheñchet o spered ! N'é ket possubl lar omp é selled deuh an dra-he ! N'eus na moueñ na lost !** : Ça c'est pour des gens qui sont d'une autre mentalité ! C'est pas possible que nous soyons en train de regarder ça ! Ça n'a ni queue ni tête ! *(Skrigneg)*
- **Pa vé kaojeet deuh ar blei / Vé gwelet e lost a-bell pe a-dost** : Quand on parle du loup / On en voit la queue de loin ou de près *(Plouïe)*

- **Sortïal deus lost ar oetur** : Venir d'un coin paumé ; **Oh ! Ar re-mañ zo sortïal deus lost ar oetur 'n tu bennaket !** : Oh ! Ceux-ci viennent d'un coin paumé quelque part ! *(Skrigneg)*
- **Troiñ ar c'hi war-boues e lost** : Ne rien glander (mot-à-mot : Tourner le chien par sa queue)

**LOSTENN** ['lɔstən] : [***losten*** 1525] n.f. (pl. **-ou** [lɔs'tɛnu]) ; Queue (de chemise)

**Troñset lostenn hi hiñvis** : Sa queue de chemise retroussée *(Poullaouen)*

- **Roiñ lostenn e roched 'vid *ub.*** : Donner sa chemise pour *qqn.* ; **Hezh a refe lostenn e roched walc'h 'vid choukour ar re-all** : Il donnerait bien sa chemise pour aider les autres *(Plouïe)*

**LOSTENNAD** [lɔs'tɛnəd-t] : [***lostennad*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [lɔstɛ'nɑːdu]) ; Queue (de)

**Ur lostennad tud 'tiskenn ar ru vras** : Une queue de personnes descendant la grande rue *(An Uhelgoat)*

**LOSTIGENN** [lɔs'tiːgən] : [***lostigenn*** 1992] n.f. ; Bout de filin / **LOSTIGENNIG** [lɔsti'gɛnig-k] : n.f. ; Petit bout de filin

- **Lostigennig-tud** : Une ribambelle de gens ; **Eh beñ daon ya ! An dra-he ra ur lostigennig tud !** : Eh bien diantre oui ! Ça fait une ribambelle de gens ! *(Skrigneg)*

**LOTO** [lɔ'to] : [***loto*** 1992] n.m. ; Loto

- **Ober loto** : Faire le loto ; **Pa oan ba'h ar vagajin e teue an dud d'o(be)r loto, pudur ma tikejou, kara !** : Lorsque j'étais au magasin les gens venaient faire le loto, puisque j'avais des tickets, n'est-ce pas ! *(Skrigneg)*
- **Tiked-loto** : Ticket de loto ; **Ha 'h eent o-zri d'ar restaorant amañ hi-mañ ! Ya hag ene vije validet an tikejou-loto** : Et ils allaient tous les trois au restaurant ici-même ! Oui et on y validait les tickets de loto *(Skrigneg)*

**LOUADENN** [lu'ɑːdən] : [***lou(f)adenn*** 1876] n.f. (pl. **-ou** [lua'dɛnu]) ; Vesse (pet silencieux et puant)

✗ *syn.* : ***bramm***

**An dra-h(e) oa ur louadenn** : Ça c'était une vesse *(Laz)*

**LOUARN** ['luwərn] [luːrn] : [vx. br. ***louuern*** ; ***louarn*** 1499] n.m. (pl. **lern** [lèrn]) ; Renard / Goupil

**Ar lou'rn ba'i ra 'è** : Il me semble que le renard le fait aussi *(Laz)* ; **Aet ar yar ga'r lou'rn** : Le renard a pris la poule *(Plouïe)* ; **Ha un' oa ba'r ferm-all ba gi-m(añ) ha na tap(et) ur lou'rn ar mod-se ba'r pech !** : Y en a un qui, dans l'autre ferme comme ça, avait ainsi pris un renard au piège ! *(Speied)* ; **Bet oa bet un' 'lakad larssou 'vïe d(a) zivé, vis(e) esseiet tap ar lapin(e)d 'tond da zeb betrabes, ar jounai, ar jounai zo d'ar saout c'hoazh : N'é ket 'r lapin(e)d é tàe dê, ar lou'rn tàe dê !** : Y en a eu un dernièrement qui était allé mettre des collets, il essayait d'attraper les lapins venant manger les betteraves, les choux-navets qui sont encore pour les vaches : Ce ne sont pas les lapins qui s'y attaquaient, c'étaient le renard qui s'y attaquait ! *(Speied)*

- **Be finnoc'h (e)vid kaoc'h-louarn** : Être (malin (-e) / rusé (-e)...) ; **Hezh zo finnoc'h 'vid kaoc'h-louarn** : C'est un malin *(Plouïe)*
- **Un dro-louarn** [õn dro'luːrn] : n.f. (pl. **troiou-louarn** [troju'luːrn]) ; Mauvais tour / Tour de cochon ; **Partïet deus ar fest (a-)raog ar re-ell da brepariñ un dro-lou'rn** : Il partit de la fête avant les autres pour préparer un mauvais tour *(Kleden)* ; **Me ma joñjet o(be)r un dro-lou'rn daoñ** : J'avais pensé lui faire un tour de cochon *(An Uhelgoat)*

**LOUE / LOE / LEUE** ['luːe] [llweː] [lɥe.] : [***lue*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [lu'e.w]) ; Veau

✗ *m. comp.* : ***sac'h-ar-loue***

**Gwel(e) ar leue** : Le placenta du veau *(Kleden)* ; **Ar laezh vise ràet d'ar loueou** : On donnait le lait aux veaux *(Ponvel)* ; **Ar vuoc'h zo 'hond d'alañ hag ar loue zo eneb-garzh** : La vache va vêler et le veau est en siège *(Skrigneg)* ; **Setu vije sa(v)et saout pe loueou hag gwerzhet amann** : Donc on élevait des bovins et des veaux et on vendait du beurre *(Berrien)* ; **Pa vije loueou oa ur loue bihen pe un dra bennaket** : Quand il y avait des veaux il y avait un petit veau ou quelque chose comme ça *(Berrien)* ; **Ur loe dre-var(e) vise gwerzhet hag ur pi-moc'h dre-var(e), ahe oa toud !** : On vendait par moments un veau et par moments un cochon, voilà tout ! *(Lannedern)* ; **(A-)wechou vije ka(v)et ur weenn-bin ha' ree avalou-pin bihannoc'h, ar re-he vije ar loueou bihen hag an traou ar mod-se** : Parfois on trouvait un pin qui faisait des pommes de pin plus petites, elles étaient les petits veaux et les animaux comme ça *(Skrigneg)* ; **Dam neuhe chomo ket seurt e-bed da reiñ d'ar loueou bihen ahe, pe-naos vé gwraet 'vid sevel ar loueou hag ar moc'h ?** : Dam alors il ne restera rien du tout à donner aux petits veaux, comment fait-on pour élever les veaux et les cochons ? *(Skrigneg)* ; **Ma'hat vis(e) laket ar bleud 'vid ar loueou ba'r chern** : On mettait probablement de la farine pour les veaux dans le banc clos *(Ponvel)* ; **Ekrem(et) vij(e) ar laezh, ar laezh bihen vij(e) ka(v)et da reiñ d'ar loueou ha da reiñ d'ar moc'h** : Le lait était écrémé, on trouvait le petit lait pour donner aux veaux et aux cochons *(Lokarn)* ; **Oa ket rass (e-)bed ha' ràe ur leue doc'h, dé hrev(iñ) ar veuc'h ! Ha ah(e) vis(e) daw kaoud ur vêléres ba-dreñw** : Il n'y avait aucune race et il vous donnait un veau, de quoi crever la vache ! Et là il fallait avoir une vêleuse derrière *(Kleden)* ; **Ur veuc'h pa vije (a-)nev' alet vije bichonet pad eizhte un tamm, oa red felissitiñ 'nèi un tamm 'e, pudur na un tamm loue bihen** : Lorsqu'une vache venait de vêler, on la bichonnait un peu pendant huit jours, il fallait aussi un peu la féliciter, puisqu'elle avait aussi un petit veau *(Skrigneg)*

- **Kig-loue** : Viande de veau ; **Me zo difissil war ar c'hig ! Oy ! Na kig-loue meus ket emm 'e !** : Je suis difficile sur la viande ! Oh ! Ni la viande de veau dont je n'ai pas besoin non-plus ! *(Plonee)*

**LOUED** [lu:wəd-t] : [vx. br. ***loed*** ; ***louet*** 1420] ad. ; Gris (moisi)

**Da neuhe vije aet loued** : Pour lors il était devenu gris (moisi) *(Plouïe)* ; **Loued zo ur liw pass flamm, rous un tammig, loued é liw ar pezh zo louedet** : « Loued » est une couleur pas éclatante, légèrement brune, ce qui est moisi est de couleur grise *(Plouïe)*

➢ **Bramm loued** : Pet moisi *(Laz)*

**LOUED** ['lu:əd-t] : [***lovret*** 1787] ad. ; fig. Soûlant (-e) (ennuyeux, fatiguant…) (cf. **INOUIÑ)**

**Mé vé loued ganec'h** : Vous me soûlez *(Skrigneg)* ; **Oh ! Loued on klêo 'han(o)h !** : Oh ! Ça me saoule de vous écouter *(Skrigneg)* ; **Loued a vên o chilou 'nèi !** : Ça me soûle de l'écouter ! *(Skrigneg)* ; **Loued on chilou ar pezh emaint kontañ !** : Ça me saoule d'écouter ce qu'ils racontent ! *(Skrigneg)*

**LOUEDAÑ** [lu'e:də] : [***loedaff*** 1499] vb. ; Moisir / Grisonner

**Loued zo ur liw pass flamm, rous un tammig, loued é liw ar pezh zo louedet** : « Loued » est une couleur pas éclatante, légèrement brune, ce qui est moisi est de couleur grise *(Plouïe)* ; **Louedañ ree, ar loned zebent ket (a)naoñ** : Il moisissait, les bêtes n'en mangeaient pas *(Berrien)* ; **Un afenn zo kentoc'h c'hwezh toufet, louedet 'è ma peus c'hoant** : Une « afenn » c'est plutôt une odeur de renfermé, moisi aussi si tu veux *(Laz)*

**LOUEDENN** [lu'e:dən] : [***louedenn*** 1931] n.f. ; fig. Parasite

**Sell 'ta ar louedenn-mañ !** : Regarde donc ce parasite ! *(An Uhelgoat)*

**LOUPENN** ['lupən] : [cf. ***loup*** 1543] n.f. ; Libertine

**'Hall a ra beañ ur loupenn ! Hall a ra beañ ur plac'h digourdi** : Qui peut être une libertine ! Qui peut être une femme dégourdie *(Skrigneg)*

**LOUS** [lu:z-s] ['lu.s] : [***lous*** 1499] ad. ; Sale / Inélégant (-e) / & n.m. ; Blaireau (animal) (cf. **BROC'H**)

**Houzh zo ur liboudenn, ur plac'h gross, lous un tamm** : Elle est vulgaire, grossière, inélégante *(Plouïe)* ; **Me gav an dra-he lous !** : Je trouve ça sale ! *(Plouïe)* ; **Map-kast louss brein ! Te zo ur louss brein !** : Espèce de vieux blaireau ! T'es un vieux blaireau ! *(Skrigneg)* ; **An heñi loussañ** ['lusa] : Le plus sale *(Berrien)* ; **Lous é ar holved** : La couette est sale *(Plouïe)* ; **Oh ! As(e) oa beb-sort ! Beb-sort ! Ha tud, tud prop ha tud lous mad !** : Oh ! Il y avait de toute sorte ! De toute sorte ! Et des gens, des gens propres et des gens bien sales ! *(Karnod)* ; **Ha ma vis(e) un tamm traou lous, eh beñ raklèh un tamm bihen** : Et s'il y avait un peu de trucs sales, eh ben vous racliez un petit peu *(Kleden)* ; **Da gouel ar Chandelour, ma vise gwelet an heol 'kreis-tre an diw overenn 'h ee ar lous rukul-kàer ba i doull** : Le jour de la Chandeleur, si on voyait le soleil juste entre les deux messes le blaireau partait à reculons dans son terrier *(Lokarn)* ; **Ur wrac'h so ur c'hwil-du lous** : Un cloporte, c'est un sale cafard *(Poullaouen)* ; **Nann-nann, an dra-h(e) vijemp ket leusket d'o(be)r, lar(e)t vije demp : Ar re-he so lous !** : Non-non, on ne nous laissait pas faire ça, on nous disait : Ils sont sales ! (des vers) *(Skrigneg)* ; **Hag ar mod-se n(e) vé ket traou lous na ke(l)ien na mann e-bed ba'r laezh hag ar c'hoèien tàe war-gorre** : Et comme ça ni les saletés ni les mouches ni rien du tout ne vont dans le lait, et la crème remontait à la surface *(Ponvel)* ; **Lous kozh !** : Vieux blaireau ! *(Skrigneg)* ; **Ah ya ! Med ya, med lakad dilhad ha n'eint ket re sklêr zo distrouilh, goude vent lous vé ket gwelet** : Ah oui ! Mais oui, mais mettre des vêtements qui ne sont pas trop clairs ce n'est pas salissant, même s'ils sont sales ça ne se voit pas *(Skrigneg)*

➢ **Fri-lous** : Morveux (enfant) / surn. du Dindon (pl. **frïou-lous** [friju'lu:z]) ; **Kerzh aless(e) tamm fri-lous !** : Pars de là, espèce de petit morveux ! *(Laz)* ; **Un neubeud re-yowank na làer(e)t dow vell fri-lous da Louïs** : Quelques jeunes avaient volé deux gros dindons à Louis *(Kleden)* ; **Cherr da hinou fri-lous !** : Ferme ton clapet morveux ! *(An Uhelgoat)* ; **Ar re-s(e) vis(e) en-dro d'e di ha ba e di oa dow fri-lous** : Ils étaient autour de sa maison et dans sa maison se trouvaient deux dindons *(Kleden)* ; **Hemañ a spufe, ahe (e)ma sè ar fri-lous, med spuf a ra o lost me lar dit ! Oh fentus é gweled hañ !** : Il hérissait, tiens il est là le dindon, mais ils hérissent leur queue, je te le dis ! Oh, c'est marrant à voir hein ! *(Skrigneg)*

➢ **Kañfantenn-lous** : Voyouse / Putain ; **Houzh vïe bet laret : Houzh zo ur gañfantenn-lous ! Kañfantenn-lous…** : Elle aurait dit : C'est une voyouse ! Voyouse… *(Plonee)* ; **Houmañ zo ur gañfantenn-lous !** : C'est une putain *(Skrigneg)*

➢ **Tennañ an traou lous deus *udb.*** : Enlever la crasse de *qqchose* ; **Nann, distronkañ (a)nê vise war ar min, war-lerc'h pé vïegn trampet ha tenn(et) an traou lous deusoute un tamm vïegn lak(et) ba'r lessiveus da virviñ** : Non, on les essangeait sur la pierre, ensuite lorsqu'ils étaient mis à tremper, on enlevait un peu la crasse, on les faisait bouillir dans la lessiveuse *(Kareis)*

**LOUSAÑ** ['lu:zə] : [***lousa*** 1876] vb. ; Salir

**Ha lousañ ra an ti** : Et ça salit la maison *(Plouïe)* ; **Oh n'é ket blam da lousañ, med matre'n…** : Ce n'est pas pour salir, mais peut-être… *(Plourac'h)* ; **Mod-all vije louset-toud deus tu an traoñ** : Sinon le bas était complètement sali *(Ar Fouillez)* ; **Mod-all an dra-h(e) a louse an tañoues hag an traou** : Sinon ça salissait le tamis et tout *(Skrigneg)* ; **C'hwi peus lesket ur plac'h yowank ba'n disvegañs ha louset (a)nèi** : Vous avez laissé une jeune femme dans l'opprobre et l'avez salie alors qu'elle est malheureuse *(Kergrist-Moelou)*

**LOUSENN** ['lu:zən] : [***louzenn*** 1890] n.f ; Putain / Salope (cf. **GAST** ; **KAÑFANTENN-LOUS**)

**Hoñzh so ur lousenn !** : C'est une putain ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! Ur gafantenn-lous oa kentoc'h ur lousenn** : Oh ! Une « kafantenn-lous » c'est plutôt une putain *(Skrigneg)*

**LOUSOU** ['luːzu] : [***lousou*** 1499] n. pl. (pl. indéf. **louseier** [lu'zɛjər]) : Médicaments / Traitement(s)

**Hemañ oa mad d'ober louseier** : Il était capable de faire des médicaments *(An Uhelgoat)* ; **Me ray arc'hant ma lousou dit** : Je te donnerai l'argent de mes médicaments *(An Uhelgoat)* ; **Tap un tamm lousou 'ta !** : Prends donc un médicament *(Skrigneg)* ; **Gwich-all oa ket louseier deus traou mo(d)-se !** : Il n'y avait pas de médicaments autrefois contre des trucs du genre ! *(Skrigneg)* ; **Ar louseier vé laket bremañ war an douarou zistruja toud an traou-se !** : Les traitements qu'on met de nos jours sur les terres détruisent tout ça ! *(Sant-Nigouden)* ; **Hag neuhe na komañs(et) an *docteur Louis*, heb lousou (e-)bed na nintra e-bed, da basseal e zorn déoñ, bet ur wech war e lign-kein** : Et alors le docteur Louis commença, sans aucun médicament ni rien, à passer sa main, une fois sur sa colonne vertébrale *(Ar Fouillez)* ; **Un eñfirmier, pe un eñfirmiéres, teu deuh ar mintin da roiñ lousou dèi, da wiskañ an dilhad dèi ha da welc'hañ (a)nê ha-toud** : Un infirmier, ou une infirmière, vient le matin lui donner ses médicaments, la vêtir et laver ses vêtements et tout *(Plouïe)* ; **Oa ket mildiou d'ar poent-te ! Ni oa komañs da zestum dorifored pad oa an okupassïon, oa ket lousou ! Hag an Amerikaned na digass(e)t mildiou !** : Il n'y avait pas de mildiou à cette époque ! Nous avions commencé à ramasser les doryphores pendant l'occupation, il n'y avait pas de traitements ! Et ce sont les Américains qui ont apporté le mildiou ! *(Skrigneg)* ; **An dra-he zepand deus ar louseier a vé rôet d'an dud matre'n…** : Ça dépend peut-être des médicaments qu'on donne aux gens… *(Plouïe)* ; **Me, matresse, meus ur lousou zo gouest d'ober vad dèi** : Peut-être aurais-je un médicament qui est capable de lui faire du bien *(Ar Fouillez)* ; **Pé na ka(v)et e vreured ene distribilh na diskrouget (a)nê ha lak(et) un tamm lousou dê deuh o vri ha oagn parêt ha oagn deut bew en-dro** : Lorsqu'il trouva ses frères en suspens il les décrocha et leur mit un médicament sur le nez et ils guérirent puis reprirent vie *(Landelo)* ; **Pugur houmañ a gemere kalz louseier, kalz a draou** : Puisqu'elle prenait beaucoup de médicaments, beaucoup de choses *(Plouïe)* ; **Me(d) gwich-all oa kalz re-gozh hag a ree louseier ga plantennou ha-traou, bon an dra-h(e) egziste ! Me(d) louseier mod-all, oa ket !** : Mais autrefois il y avait beaucoup d'anciens qui faisaient des médicaments à partir de plantes et autres, bon ça existait ! Mais sinon il n'y avait pas de médicaments *(Skrigneg)*

➢ **Marc'hadour-lousou** : Apothicaire ; **Ha digoueet ar marc'hadour-lousou gantoñ** : Il rencontra l'apothicaire *(An Uhelgoat)* ; **Neuhe vïe tud gwraet ar marc'hadourien-lousou deuhoute, (e)vi(d) ar loned ha (e)vi(d) an dud ha-toud 'h ober tro war ar maes mo(d)-se** : On les appelait donc les apothicaires, pour les bêtes et pour les gens et tout faisant le tour des campagnes comme ça *(An Uhelgoat)*

**LOUSOWENN** [lu'zɔwən] : [***lousouenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [luzɔ'wɛnu]) ; Herbe médicinale

**LOUSOWENN-TROC'H** [lu'zowəntrɔx-h] : [***louzaouen an troc'h*** 1868] n.f. ; Plantain (herbe à coupure)

✗ *syn.* : ***pemp-rijenn, sklanves, stankéres-gwad***

**Lousowenn-troc'h, da herp ar gwad é mad** : Du plantain, pour arrêter le sang c'est bon *(Laz)* ; **Am(añ) vé lar(et) « skleñj », me(d) « lousowenn-troc'h » vé lar(e)t alï(e)s** : Ici on dit « skleñj », mais on dit souvent aussi « lousowenn-troc'h » *(Laz)*

**LOUSOWIÑ** [lu'zowə] : [***leseüein*** 1732] vb. ; Traiter

**Hag ar mo(d)-s(e) n'é ket red diñ lousowiñ (a)nê na deuh ar mildïou na mann e-bed pugur vênt golôet** : Et ainsi il ne t'est pas nécessaire de les traiter contre le mildiou ni rien puisqu'elles sont couvertes *(Skrigneg)* ; **Dow oagn ha' h ee da lousowiñ ar patates hag a vije béc'h gate 'h essañ goûd, nagn ket c'hoant an eil d'ond war klïanted igile 'è** : Ils étaient deux et allaient traiter les patates, ils étaient faisaient des efforts pour essayer de savoir, ils n'avaient pas non-plus envie d'aller sur les clients de l'autre *(Skrigneg)* ; **Ha goude oa deut ar lousou neuhe da lousowiñ an dorifored ! Neuhe vijent ket destumet kin ! Me(d) digentañ oa ket lousou, sell vijent destumet** : Et après les traitements sont alors apparus pour traiter les doryphores ! Alors on ne les ramassait plus ! Mais au départ il n'y avait pas de traitement, donc on les ramassait *(Skrigneg)* ; **Oh ya ! P(a) oa àer(e)d vije gwel(et), me(d) brem(añ) é (a)boe é lousow(et) an traou, vé ket gwel(et) kalz kin hañ ! Pugur ma'hat ar lousou n'a ket dê** : Oh oui ! On en voyait quand il y avait des vipères, mais maintenant c'est depuis que tout a été traité, on n'en voit plus beaucoup hein ! Puisque probablement que les traitements ne leur vont pas *(Skrigneg)*

**LOUSTONAJ** [lus'tɔ̃:nəʒ-ʃ] : [***loustoniaich*** 1847] n.m. ; (de la) Saleté

**Goleit é ga loustonaj bremañ** : Il est pour l'heure recouvert de saleté *(Plevin)*

**LOUSTONI** [lus'tɔ̃:ni] : [***lousdôny*** 1732] n.m. ; (de la) Saleté (& fig.) / (des) Impuretés

**Med ar re-he ra dega ha loustoni !** : Mais ceux-là font des dégâts et de la saleté *(Plouïe)* ; **Eo, ar re-he zo loustoni !** : Si, ce sont des saletés ! *(Plouïe)* ; **Oa ket ur vrigoñchenn loustoni ba'h an douar** : La terre ne contenait pas le moindre brin de saleté *(Laz)* ; **Ouh ! Heñ oa gwel(et)-fall, heñ oa ur loustoni !** : Ouh ! Il était mal vu, c'était une saleté ! *(Laz)* ; **Ah ! Be zo merien-askell(e)d, ar re-h(e) zo loustoni !** : Ah ! Y a les fourmis ailées, ce sont des saletés ! *(Laz)* ; **Bremañ vé laket loustoni ba'r parkeier, ba'h an traou toud** : Maintenant on met de la saloperie dans les champs, tout partout *(Plouïe)* ; **Mallezh toue ! Aet é kuit c'hoazh… Lorgnaj ! Aet (a)darr(e) kuit ! Loustoni !** : Nom de Dieu ! Elle est encore partie (mouche)… Saloperie ! Encore échappée ! Saleté ! *(Plonee)* ; **Oh ! Me ziskeo ket brezhoneg d'ar sort loustoni (e)veltoc'h !** : Oh ! Je n'apprendrai pas le breton à une espèce de saleté comme vous ! *(Plonee)* ; **Tro-war-dro du-he ba ti hem(añ)-all ahe, ahe oa kimed fankaj ha loustoni partoud !** : Là-bas aux alentours, chez l'autre là, il n'y a que de la fange et de saleté partout ! *(Pleiben)* ; **Vij(e) ket klañw, pudur an dra-h(e) a wade kalz, hete 'h ee toud ar loustoni a-goste** : Il n'était pas malade, puisque ça saignait beaucoup, les impuretés a s'écoulaient donc sur le côté *(Skrigneg)* ; **Da zigentañ oa bet renket tennañ ar loustoni kuit ha tennañ ar gweñ oa diwanet e-barzh, an iliaw oa partoud** : Au départ il avait fallu enlever les saloperies, enlever l'arbre qui avait poussé à l'intérieur, il y avait du lierre partout *(Skrigneg)* ; **Ha ga ar valz blam**

**da ziharzhañ, da droc'hiñ ar loustoni ha ma oa raden da-heul vije laket da housilhañ ba'r c'hrow dindan ar saout** : Et à la faucille pour défricher les talus, couper la saloperie et s'il y avait de la fougère ensuite, on mettait pour faire la litière des vaches *(Plouïe)* ; **Wichou ba'h ar feurmiou gwich-all, pa vije gwraet ur bern-teil, lod a zestume toud o loustoni ba'h kreis ar bern-teil d'ablam da lar(e)d vije kalz a deil ! Ha ba'r c'hreis vich(e) kemed loustoni !** : Parfois dans les fermes autrefois, lorsqu'on faisait un tas de fumier, certains ramassaient toutes leurs saloperies au centre du tas du fumier pour dire qu'il y avait beaucoup de fumier ! Et au milieu il n'y avait que des saloperies ! *(Skrigneg)*

**LOW** [lɔw] : [***lou*** 1499] coll. (sing. **-enn** ['lɔwən] sing. pl. **-ennou** [lɔ'wɛnu]) ; Poux

**Ha leun a low barzh...** : Et infestée de poux... (la laine de mouton) *(Kolloreg)* ; **C'hwenn, pe low, me-oar...** : Puces, ou poux, que sais-je... *(Skrigneg)* ; **Kasi-toud ar vugale nise katar (e)n o fenn pegur vise low gate** : Presque tous les enfants avaient des croûtes d'impétigo sur leur tête puisqu'ils avaient des poux *(Plouïe)* ; **Oh ! N'eus ket gast ! Me meus ket bet low 'ha(n)on !** : Oh ! Putain il n'y en a pas ! Je n'ai pas eu de parasites *(Plonee)* ; **Ah ni neump ket bet low ! Na nai ba ma benn na nitra !** : Ah nous n'avons pas eu de parasites ! Ni de lentes sur la tête ni rien *(Plonee)* ; **Ka(v)oud a ri low deus ar re-s(e)** : Ils te donneront des poux *(Lokarn)* ; **Ya ! Hag lod lar vije low endro dèi, béc'had-low warni ! Set' ar mo(d)-se na ket c'hoant d'ond da daped low war ar gador** : Oui ! Et certains disent qu'elle était entourée de poux, quantité de poux sur elle ! Et donc elle n'avait pas envie d'aller attraper des poux sur la chaise *(Skrigneg)*

- **Low-korv** : Puces ; **Nann ! Na ma c'hoar din neus bet low-korv ha me meus ket bet !** : Non ! Ni ma sœur na eu de puces et moi non-plus ! *(Plonee)* ; **Mé c'hoar din na bet, pad ur c'hrogad, low-korv** : Ma sœur avait eu, pendant une période, des puces *(Plonee)*
- **Low-penn** : Poux ; **Hag ur sort-all oa low neuhe, low-pénn ha low-korv, houmañ na low-korv !** : Et alors une autre sorte de parasites, les poux et les puces, elle avait des puces *(Plonee)*
- **Low penn-gwenn** : Poux à tête blanche ; **Hezh pise ket droed da dapañ 'naoñ, pegur vise leun a low, low penn-gwenn gis-se dindan e hoûg** : Tu n'avais pas le droit de le prendre puisqu'il était plein de poux, des poux à tête blanche sous son cou *(Lokarn)*

**LOWEN** ['low(ə)n] : [vx. br. ***louuen*** ; ***louen*** 1499] ad. ; Allègre (-ment) / Volontiers (cf. **JOAIUS**)

**Joaius ha lowen 'h ee** : Il allait joyeusement et allègrement *(An Uhelgoat)* ; **Ah ! Ur medeussin tàe ! Ah ya low'n !** : Ah ! Un médecin venait ! Ah oui volontiers ! *(Lokarn)*

**LOWENAN(IG) / LOWELANIG** [lɔw(ɛ)'ɑ̃.n(ig)] [lɔw(ɛ)'lɑ̃.n(ig)] : [***louenan*** 1399] n.m. (pl. **-ed** [lɔw(ɛ)'nɑ̃nəd-t] [lɔw(ɛ)nɑ̃'nigəd-t]) ; Roitelet

**Ar low(e)llanig lar : « Dir ! Dir ! Dir ! Pan na dorr »** : Le roitelet dit : « Acier ! Acier ! Acier ! Puisque ça ne casse » *(Kleden)*

**LOWER / LOUER** ['lowɛr] ['lu:ər] : [gaul. ***lautron*** ; ***louazr*** 1499 ; ***louezr*** XVI[e]] n.f. ; Auge (intérieure) / Cercueil / Mangeoire

✗ *syn.* : *(auge)* ***beol, komm*** *(archer)* ***arched*** *(mangeoire)* ***bailh, mañjouer, preseb***

**Eo ! Ba'r lower oa ya** : Si ! C'était dans l'auge oui *(Skrigneg)* ; **Ya, me(me)s-mod, ur lower ya** : Oui, idem, une auge, oui *(Berrien)* ; **An arched pedam ar « lower »** : Le cercueil ou bien le « lower » *(Laz)* ; **Ar lower é, an dra-he v(o)a (e)vi(d) lakad dour d'ar loned, pe boued d'ar moc'h** : L'auge, c'était pour mettre de l'eau aux bêtes, ou de la nourriture aux cochons *(Pleiben)* ; **Friket dê ba'r louer ! Ar pil-lann vije gwraet 'è deusountoñ, pugur vije pil(et) ar lann barzh** : On leur écrasait dans l'auge ! On l'appelait aussi le « pil-lann », puisqu'on broyait l'ajonc à l'intérieur *(Skrigneg)* ; **Tapiss ar c'hañw tàè dalc'h-mad deus an ilis 'e hag vïe chet(et) wa'r lower** : Le drap mortuaire provenait aussi toujours de l'église et on le jetait sur le cercueil *(Kleden)*

**LOWIG** ['lɔwig-k] : [vx. br. ***leuesicc***] ad. ; Miséreux (-se)

- **Marc'h-lowig** : Vieux tacot ; **Sonnet é ar skaon da'm marc'h-lowig** : Le dossier du siège de mon vieux tacot redressé *(Ar Fouillez)*

**LUBANER / LIBANER** [ly'bɑ̃:nər] [li'bɑ̃:nər] : [***lubaner*** 1927] n.m. (pl. **-ien** [lybɑ̃'nɛrjən] [libɑ̃'nɛrjən]) ; Pleurnichard / Qqn qui raconte des histoires / Qqn qui aime se faire cajoler

**Ro peuc'h ! Ma-kas libaner !** : La paix ! Espèce de pleurnichard ! *(Plouïe)* ; **Un aplikant zo un' ha' gev dèoñ la é-heñw dreist ar re-all un tammig, memes lubaner Kreis-Breizh ahe un tammig, un aplikant mo(d)-se** : Un « aplikant » c'est quelqu'un qui pense qu'il est au-dessus des autres un petit peu, même le « lubaner » du « Kreis-Breizh » là un petit peu, un prétentieux comme ça *(Laz)*

- **Libaner-kaoc'h** : Lèche-cul hypocrite ; **Hezh so ur libaner-kaoc'h !** : C'est un lèche-cul hypocrite ! *(Skrigneg)*

**LUC'HAD / LÜIAD** ['lyhəd-t] ['lyjəd-t] : [***luc'had*** 1948] coll. (sing. **-enn** [ly'hɑ:dən] **lüiadenn** [ly'jɑ:(də)n] [ly'ɟɑ:dən] **luiadenn** [lɥi'ɑ:dən]) ; Éclairs

**Oa bet ur luc'hadenn hag ur skrijadenn spontus !** : Il y eu un éclair et un cri strident effroyable ! *(An Uhelgoat)*

**LUC'HAÑ** ['lyxə] : [***lo(u)c'ha*** 1716] vb. ; Empreindre

**Ar yir luc'he o fenn ba'n dra-h(e) ha klak-la ! Ha 'n dra-h(e) zistag founnus heñ ! Goûg ur yar** : Les poules avaient leur tête empreinte dedans et clac là ! Et ça se détache vite hein ! Le cou d'une poule *(Laz)*

**LUC'HAÑ / LUC'HIÑ** ['ly.hə] ['ly.hi] : [***luychaff*** 1499] vb. ; Luire / Reluire

**Luc'hañ ree e zowlagad war'nê !** : Ses yeux reluisaient en les regardant ! *(An Uhelgoat)* ; **Ha frotañ 'nê ga'r bross ur wech an amzer, da luc'hiñ !** : Et les frotter de temps en temps à la brosse, pour qu'ils reluisent ! *(Skrigneg)*

**LUC'HED / LUVED / LÜIED** ['lyhəd-t] ['ly:vəd-t] ['lyjəd-t] : [vx. br. ***lucet, luhet*** ; ***luchet*** 1499] coll. (sing. **-enn** [ly'he:dən] [ly've:dən] **lüedenn** [ly'e:dən]) ; Éclairs

**Ur luvedenn** : Un éclair *(Kergrist)* ; **Na hreune ket an e-tu er blavechou ma vise kalz luc'hed, rag suilhañ ree o bleuñ gante** : Les années où il y avait beaucoup d'éclairs le sarrasin ne montait pas en graine car ses fleurs roussissaient *(Brasparzh)* ; **Luc'hed ?** : Des éclairs ? *(Skrigneg)* ; **An drous oa ket kalz a dra, med ar luved ouïè-hè walc'h lar an tan oa** : Le bruit n'était pas important, mais ils savaient bien que les éclairs voulaient dire qu'il y avait le feu *(Kleden)* ; **Med deus ar luved ouiè-hè walc'h lar oa toud, lar ar luved oa dañjerus** : Mais d'après les éclairs ils savaient bien tout, que les éclairs étaient dangereux *(Kleden)* ; **Dared ! Oh ya, an dra-he vé gwel(et) alïes a-walc'h, vije gwel(et) ar luc'hedenn à passeal heb trous, an dra-he zo dared !** : Des épars ! Oh oui, on voit ça assez souvent, on voyait un éclair passer sans bruit, ce sont des épars *(Skrigneg)* ; **Ha wechou weler doc'h an noñs ma 'h eer dé bourmen dé wel ur c'hamar(a)d, pe un dra m(e)nneg, dre ar gwinojennou : « Gast ! Luved zo »** : Et parfois on voit la nuit si on va se promener pour voir un ami, ou quelque chose, par les sentiers : « Putain ! Il y a des éclairs » *(Kleden)*

- **Gwareg-ar-glô-beus d'an abard'hê-noñs, glô bras, gurun ha luc'hed d'an tor-noñs** : Arc-en-ciel après une pluie diluvienne tard dans la soirée, grosse pluie, tonnerre et éclairs le lendemain *(An Uhelgoat)*

**LUDU / LUDI / LUDOU** ['ly:dy] ['ly:di] ['ly:du] : [***ludu*** 1499] coll. (sing. **-enn** [ly'dy:ən] sing. pl. **-ennou** [lydy'ɛnu]) ; Cendre / Engrais / & sing. Qqn de casanier

**Charret koat d'ober ludu** : Charriez du bois pour faire de la cendre (du feu) *(St-Nigoudenn, Lokarn)* ; **Ludu, tan ha moged !** : De la cendre, du feu et de la fumée *(Berrien)* ; **Ar ludi zo mad 'vi(d) an traou toud !** : La cendre est bonne pour absolument tout ! *(Skrigneg)* ; **Ar ludi zo mad 'vid birviñ an dilhad** : La cendre est bonne pour bouillir le linge *(Skrigneg)* ; **Hag izhpenn-se an dou(a)r zo munud 'vel ludi** : Et de plus la terre est fine comme de la cendre *(Skrigneg)* ; **Mignoc'h (a) dremp oa rôet d'ar parkeier ! Mignoc'h ludu** : On donnait plus de fumure aux champs ! Plus de cendre *(Ar Fouillez)* ; **Ha surtoud 'vid puriñ ar chidourenou é mad ar ludi** : Et la cendre est surtout bonne pour astiquer les chaudrons *(Skrigneg)* ; **Pé vïemp deut deuh ar skol vïe ar soubenn-gafe vïe ba ar ludi !** : Lorsque nous venions de l'école la soupe de café se trouvait dans la cendre *(Lokmarïa)* ; **Tal-kichenn an tan a jomeent dindan ar ludou, dindan ar ludou chome un tammig bihen tan** : À côté du feu elles restaient sous la cendre, sous la cendre il restait un tout petit peu de feu *(Pleiben)* ; **'Fistoul ar ludu ga'r biñchetes** : Remuer la cendre avec la pincette *(Poullaouen)* ; **Ha vé un mell liñser neuhe ba'r park ha vé mes(k)et ar ludou hag an had hag an traou toud...** : Et il y avait alors un énorme drap dans le champ sur lequel on mélangeait la cendre et les semences et tout le reste... *(Kolloreg)* ; **'N hi(ni) na ket (a) demz lake ludi ! Gwich-all, houzoh walc'h, tou'n dud na ket aes da gaoud temz** : Celui qui n'avait pas d'engrais mettait de la cendre ! Autrefois, vous savez bien, tout le monde n'avait pas les moyens d'avoir de l'engrais *(Skrigneg)* ; **Me(d) lod lakè c'hoazh, memes matrehe ludou c'hoazh, matrehe oa ket fall 'e ! Ar ludou oa ket fall heñ !** : Mais certains mettaient encore, peut-être même encore de la cendre, peut-être que ce n'était pas mal non-plus ! La cendre c'était pas mal hein ! *(Plonee)* ; **Ur machin spessial oa ahe ha vise lar(e)t lar vise lak(et) an tan barzh b(l)am da boahad 'nê ! Vise gwraet ludu gate !** : Il y avait là une machine spéciale et on disait qu'on y mettait le feu pour les brûler ! On en faisait de la cendre ! *(Kareis)* ; **War ar lanneier ha partoud ahe, pugur zo bet laket ludu war ar lanneier memes 'è, laket beb-sort warne ha kalz deus ar plantennou zo bet kollet !** : Sur les landes et partout là, puisqu'on a même mis de la cendre sur les landes, on a mis de toute sorte sur elles et beaucoup des plantes ont été perdues ! *(Sant-Nigouden)*

- **Flutañ ar ludou** : Raviver le feu (en soufflant les cendres) ; **« Flut' ar ludou », an dra-h(e) so c'hweo 'barzh** : « Raviver le feu », c'est souffler dedans *(Laz)*
- **Heñ dal ket ludou ur c'horn-butun !** : Il ne vaut pas les cendres d'une pipe ! (c-à-d. il ne vaut pas grand-chose) *(Laz)*
- **Ludou-tan** : De la cendre du feu ; **Med d'ar mar(e)-s(e) ar br(o)en vis(e) distrujet ba'r prajeier, ar re-gozh lakè ludou, ludou-tan, hag ar br(o)en ma vé troc'het-hè beb pla, 'h ampèch (a)nê dé led(añ) 'vel ma bouss** : Mais à cette époque on supprimait le jonc dans le pré, les vieux mettaient de la cendre, de la cendre du feu, et le jonc s'il est coupé chaque année, qui l'empêchait de s'étaler comme il pousse *(Kleden)*
- **Sac'h ludou-grich (/ -griss)** : Sac d'engrais en toile épaisse et serrée ; **Ur sac'h war ho kein, ar sac'h ludu-grich, pugur a vïe gwraet toullou barzh ha lakeet ganomp dreist** : Un sac sur ton dos, le sac en toile épaisse, puisqu'on faisait des trous dedans et nous le mettions par-dessus *(Plonee)* ; **Ba un tamm tïegezh tal-kichenn du-mañ hag voa laret din mond da glask bar(a) ba'r sac'h ludou-grich !** : Dans un bout de ferme à côté de chez moi et on m'avait dit d'aller chercher du pain dans un sac de phosphate ! *(Pleiben)* ; **Neu'n vïe gwraet ur pochon ga ur sac'h ludou-griss ha vise laket un tamm kerc'h barzh ha vise laket ginou ar jô barzh, ar mod-se ar fissellenn bassee dreñw e ziskouarniou** : On faisait alors une poche d'un sac de tissu grossier et on y mettait un peu d'avoine, la gueule du cheval mis à l'intérieur, ainsi la ficelle passait derrière ses oreilles *(Ponvel)* ; **Ha vis(e) troc'het ba ur sac'h ludou-griss, gwraet un tamm pochon bihen ar mod-s(e)** : On coupait dans un sac de tissu grossier, on en faisait une petite poche comme ça *(Ponvel)*

**LUDUER** [ly'dy:ər] : [***luduer*** 1850] n.m. (pl. **-ien** [lydy'ɛrjən]) ; Casanier

**Ur luduer (e)veldit-te** : Un casanier comme toi *(Poullaouen)*

**LUFRAÑ** ['lyfʳə] ['lyjə] : [***lufra, lufri*** 1732] vb. ; Luire

**Ne vê gwelet war e varw hir, ne vije gwelet (ne)med e zowlagad é lufrañ !** : On ne voyait de sa longue barbe, on ne voyait que ses yeux luire ! *(An Uhelgoat)* ; **Me(d) ur bragou potop, hezh zerc'hèr (a)naoñ ur mis ha é hezh, lufrè-heñw !** : Mais un pantalon en suédine, on le gardait un mois et il luisait ! *(Kareis)*

**LUGERNIÑ** [ly'gɛrni] : [***lugaerniff*** 1499] vb. ; Briller / Luire

**Deut oa an oab da lugerniñ war-zu'g ar c'huz-heol** : Le ciel vînt à briller en direction de coucher de soleil *(An Uhelgoat)* ; **An heol lugerne barzh an neñw** : Le soleil brillait dans les cieux *(An Uhelgoat)* ; **Lugerniñ ra an armel, frotet meus (a)nèi** : L'armoire luit, je l'ai frottée *(Plouïe)* ; **Me meus kempennet ar gwer deus ar prenessou, lugerniñ ragn** : J'ai nettoyé les carreaux des fenêtres, ils luisent *(Plouïe)* ; **Amañ oa 'froñal gad an aer, ma haotr-kaezh ! Hag a lugerne !** : Ici il vrombissait dans l'air, mon pauvre ! Et il brillait ! *(Skrigneg)*

**LÜIAÑ / LOUÏAÑ / LUÏAÑ** ['lyjə] ['lwijə] ['lyi-ə] : [***luziaff*** 1499] vb. ; Embrouiller / Emmêler (fil) / Enchevêtrer

**Blamed dê pass 'n-on louïañ** : Afin qu'ils ne s'emmêlent pas *(Skrigneg)* ; **Lec'h oa be oa re-all ha' vise dalc'h-mad (e)n-om wïañ, pé (e)n-om lüiañ, pé un dra mennaket dalc'h-mad gate** : Là où il y en avait d'autres qui s'entremêlaient constamment, ou s'enchevêtraient, ou toujours quelque chose avec eux *(Plouïe)* ; **Vije lar(e)t dê « diluïñ » pa vijent louïet ga'n trêtou, ma 'h ee ar c'harr dre 'n tu-all d'an trêtou, pass beañ 'kreis an trêtou** : On leur disait « démêle » lorsqu'ils étaient emmêlés dans les traits, si la charrette allait de l'autre côté des traits, ne pas être au centre des traits *(Skrigneg)*

**LUN** [ly:n] : [***lun*** 1547] n.m. ; Lundi

**Ar lun** [ar'ly:n] : Le lundi ; **D'ar lun me ree neu'n seblant d'hond da bourmen ma bugwale da-beked ar jañdarmeri** : Le lundi je faisais alors semblant d'aller promener mes enfants jusqu'à la gendarmerie *(Ar C'hastell-Ne)* ; **D'ar lun petram d'ar meurzh** : Le lundi ou-bien le mardi *(Kolloreg)*

➢ **Lun-vi(n)tin** : Lundi matin ; **Ha sete d'ar lun-vitin neuhe** : Et donc alors le lundi matin *(Ar C'hastell-Ne)*

**LUNEDOU** [ly'ne:du] : [***lunedou*** 1632] n.pl. ; Lunettes (de vue)

**Ha hi hadlak he lunedou** : Et elle remet ses lunettes *(Kareis)* ; **Torr(iñ) ma lunedou a rin ahe (a-)benn (ar) fin** : Là je vais finir par casser mes lunettes *(Plonee)* ; **Choñj a rañw digassed ma lunedou ganin** : Je pense à apporter mes lunettes *(Skrigneg)* ; **Pegur na welè ket gwal sklêr ha pé na tenn(et) he lunedou...** : Puisqu'elle ne voyait pas bien clair et lorsqu'elle tint ses lunettes... *(Kareis)*

**LUR / LIWR** [ly:r] [liwr] ['liwər] : [***lur*** 1911] n.m. (pl. **-iou** ['ly:rju]) ; Franc (cf. **LIUR**)

**A-wechou vïe rôet deg lur** : Parfois on donnait dix francs *(Plouïe)* ; **Deg mil lur** : Dix mille francs *(Landelo)* ; **C'hwi foa erfer ur mil lur pe dow-vil lur** : Vous aviez besoin de mille francs ou deux mille francs *(Sant-Wazheg)* ; **Sañsemant tro pemzeg-kant lur oa sañset da veañ hom jeu ma-keres gad ar gwin ha toud** : Ça devait nous faire censément autour de quinze cents francs si tu préfères, avec le vin et tout *(Skrigneg)*

➢ **Stal-a-gant-lur** : Boutique à cent francs *(Berrien)*

**LURE** ['ly:r(ə)] : [***lure*** 1716] n.m. & ad. ; Flemme / & Flemmard (-e) / Appréhension / Paresse (cf. **DIEGI / DIGI**)

**Lur' meus** : J'ai la flemme *(Speied)* ; **Lur' oun** : Je suis flemmarde *(Plouïe)* ; **Lur' meus mond war an heñchou blam d'an erc'h** : J'appréhende d'aller sur les routes à cause de la neige *(Kergrist)* ; **Lur(e) meus mond maes deus ma gwele** : J'ai la flemme de sortir de mon lit *(Kergrist)*

**L'US** [yz-s] [lyz-s] : ad. & prép. ; (**- da**) Au-dessus (de) (cf. **(A-)US**)

**LUSKELLAD / USKELLED** [lys'kɛləd-t] [ys'kɛlɛd-t] : [***lusqellat*** 1732] vb. ; Ballotter / Bercer (un enfant) / Tanguer

**Luskellet un tamm (e)tre an neñw hag an douar** : Ballotté quelque peu entre ciel et terre *(Poullaouen)* ; **Luskellad ree... Pe paotr Yann, pe ar leur ?** : Ça tanguait... Yann ou le sol ? *(Lokmarïa)* ; **Ar c'ha(v)ell oa ur gwel(e) d'ar re-vi(he)n ha dindan oa rond ahe ar mo(d)-se da 'uskelled** : Le berceau était un lit pour les petits qui était rond en dessous comme ça pour bercer *(Plonee)*

**LUSS** [lyz-s] : [vx. br. ***lus***] coll. (sing. **-edenn** [ly'se:dən]) ; Myrtilles

**Luss da zastum a-vrïadou** : Des myrtilles à ramasser par brassées *(Poullaouen)* ; **Ur lussedenn pe diw** : Une myrtille ou deux *(Poullaouen)*

➢ **Fritañ luss** : Raconter des bobards *(Laz)*

➢ **Konto luss** : Raconter des bobards ; **Mé mamm-gozh hag zo konto luss din-me ?!** : Ma grand-mère qui me raconte des bobards ?! *(Sant-Wazheg)*

**LUSSA** ['lysa] : [***lusa*** 1847] vb. ; Cueillir des myrtilles

**LUSTROGENN** [lys'tro:gən] : n.f. (pl. **-ed** [lystro'gɛnəd-t]) ; Personne dérangée

**Ma-kas lustrogenn !** : Espèce de dérangé ! *(Plouïe)*

**LUSTRUGENN** [lys'try:gən] : [***lustrugen*** 1876] n.f. (pl. **-ed** [lystry'gɛnɛd-t]) ; Personne constamment mal sapée
**Houzh so ur lustrugenn** : Elle est constamment mal sapée *(Skrigneg)*

**LUTENN** ['lytən] : n.f. (pl. **-ou** [ly'tɛnu]) ; Zizi / Sexe
**Ma lutenn !** : Mon zob ! *(Poullaouen)* ; **Pegement ar liur lutenn amañ ?** : Combien coûte la livre de sexe ici ? *(Poullaouenn)*

**LUTIG** ['lytig-k] : [***lutik*** 1879] n.m. (pl. **-ou** [ly'tigu]) ; Loupiote
**Ur c'hozh lutig** : Une sale loupiote *(Poullaouen)*

**LUTUN / LUTIN / LUTEN** ['lytyn] ['lytin] [lutən] : [***lutin*** 1633] n.m. (pl. **-ed** [ly't(i/y)nəd-t] **-ou** [ly'tenu]) ; Lutin
**A-hend-all gad ar lutenou** : Autrement avec les lutins *(Kareis)* ; **Ba'n heñchou-treus la vije kimed lutined ! Hag an Ankou ! Hag an teuched ! Toud !** : Les chemins de traverse étaient peuplés de lutins ! Et l'Ankou ! Et les revenants ! Tous ! *(An Uhelgoat)* ; **Ha go(ude)-se, 'benn vé an Añjelus 'son(añ) d'an nos, ah(e) (e)mêr 'tistagañ ar lutined !** : Et ensuite, quand l'Angélus sonne la nuit, là on détache les lutins ! *(Laz)* ; **Ahe a vise gwel(et) ur lutun ha 'benn ar fin ar vugwale gredent ket mond-maes da bissiñ, pigur red a vise dê mond da bissiñ deus an nos memes-tra hag ar merc'hed yowank 'è, pugur oa ket mann e-bed ba'n ti** : Là on voyait un lutin et pour finir les enfants n'osaient plus sortir pour pisser, puisqu'il leur fallait quand-même aller pisser la nuit, ainsi que les jeunes femmes, puisqu'il n'y avait rien du tout dans la maison *(Ponvel)*

**LUTUNAÑ** [ly'ty:nə] : [***lutinal*** 1904] vb. ; Ensorceler
**Ar wech-mañ on lutunet** : Cette fois-ci je suis ensorcelé *(Plouïe)*

**LUVED** ['ly:vəd-t] : coll. (sing. **-enn** [ly'və:dən]) ; Éclairs (cf. **LUC'HED**)

**MA !** ['mă] : [***ma !*** 1902] interj. ; Eh bien ! / Onomatopée exprimant l'étonnement
**Ma ! Neuhe é doc'h !** : Eh bien ! Alors elle est à vous ! *(Sant-Wazheg)* ; **Ma ! An dra-he zo fentus memes-tra !** : Eh bien ! C'est amusant quand-même ! *(Skrigneg)* ; **Ma ! Souet(añ) a rañw lar tèy touristed ar bla-mañ !** : Eh bien ! Je souhaite que les touristes viennent cette année ! *(Plourac'h)* ; **Ma ! Passianted peus (me)mes-tra heñ ! Benn o(be)r toud...** : Eh bien ! Tu as tout de même de la patience ! Avant de tout faire... *(Motre)* ; **Ma ! Pet(r)a rañw ?! Pren(iñ) a rañw 'naoñ pe bet(r)a ?!** : Eh bien ! Qu'est-ce que je fais ?! Je l'achète ou quoi ?! *(Skrigneg)* ; **Ma ! Ar re-he so dilhad solud, pec'hed é 'vel-kent pass implijiñ 'nê ! Danve ken solud-all !** : Eh bien ! Ce sont des vêtements solides, c'est tout de même pécher que de ne pas les utiliser ! Du tissu si solide ! *(Skrigneg)*

**MA / MAR** [ma(r)] : [***mar*** 1519] conj. ; Si / Que
**Neuhe vise laret vïe re dru ma vïe re lard** : On disait donc qu'il était trop gras s'il y avait trop de graisse *(Plouïe)* *(Plouïe)* ; **Ha vije pardonet ma vije penvidig** : Et il était excusé s'il était riche *(Plouïe)* ; **Ma kouefe an neñw war an douar, (e)n-im daol war da gov (e)tre diw rijennad patates, to droug e-bed** : Si le ciel devait tomber sur la terre, se jeter à plat ventre entre deux rangées de pommes de terre, tu n'auras aucun mal *(Poullaouen)* ; **Ma out di-bréss, ro un taol-lañs din !** : Si tu es disponible, donne-moi un coup de main *(Poullaouen)* ; **Ma é daw din mond da gaoud ar medissin ha gwelc'hañ ma zreid** : S'il faut que j'aille chez le médecin et me laver les pieds *(Skrigneg)* ; **Ma vé daw añgaj erc'hent mod-se, houarnañ (a)nê ha-toud** : S'il faut engager de l'argent comme ça, les ferrer et tout *(Karnod)* ; **Oh bah ! Ma (e)ma mod-se ! Med meump kemed mond neuhe !** : Oh ben ! Si c'est comme ça ! Mais nous n'avons alors qu'à partir ! *(Skrigneg)* ; **Ha 'h añw dé zeuskeun mé valc'h doc'h brem(añ), ma meus ket chetet (a)nèi** : Et je vais maintenant te monter ma faux, si je ne l'ai pas jetée *(Kleden)*

- **Deus ma + *vb.*** : Selon comment (je, tu...) + *vb.* / À ce que (je, tu...) + *vb.* ; **Deus ma droc'hes anê, lod a ray kalz ha lod-all ray ket !** : Selon comment tu les coupes, certains feront et d'autres non ! *(Skrigneg)* ; **Lesk ar c'hazh ! Heñ vé ket frêet deuh ma welon !** : Laisse le chat ! Il n'est pas frappé à ce que je vois ! *(Skrigneg)*
- **Dre ma + *vb.*** : Du fait que ; **Me deja, dre ma oan ga ur lesvamm, houz(e)s a-walc'h, me ma ket ka(v)et chañchamant kalz, pugur ur lesvamm zo ur lesvamm !** : Moi déjà, du fait que j'étais avec une marâtre, tu sais bien, je n'avais trouvé beaucoup de changements, puisque une marâtre c'est une marâtre ! *(Poullaouen)*
- **War-var** : Dans l'incertitude ; **Pad an nos war-var** : Pendant la nuit dans l'incertitude *(Poullaouen)*

**MAB** [mɑ:b-p] : [vx. br. ***mab, map***] n.m. (pl. **mibien** ['mibjən] ['mipʃən]) ; Fils
**Hi mab oa kolist, houzoh walc'h** : Son fils (à elle) était enfant de chœur, vous savez bien *(Skrigneg)* ; **Hag a mab ar Voulc'h teue du-mañ da ziharjañ** : Et le fils Boulc'h venait chez moi défricher les talus *(Skrigneg)* ; **Ar fallañ heñi zo ba'r barres ha neus ka(v)et ma mab** : Il a fallu que mon fils trouve la pire de la commune *(Plouïe)* ; **Hag e-se ar mab oa e(rr)o bras ha 'h ee d'ar skoul bemde** : Et donc le fils devint grand et allait à l'école tous les jours *(Sant-Hern)* ; **Ur mab meus, meus ket (a)zhpenn** : Je n'ai qu'un fils *(Plouïe)* ; **Heñ na disket d'e vab neuhe** : Et il apprit alors à son fils *(An Uhelgoat)* ; **Hag ur mab dèi zo o(be)r un ti neve, ahe zo d'ur mab da houzh !** : Et un fils à elle fait une maison neuve, là c'est à un de ses fils ! *(Skrigneg)* ; **« Ha da vab-te mo(d)-mañ ! » Ha hom(añ)-all « ha da verc'h-te mo(d)-m(añ) ! »** : « Et ton fils comme-ci ! » Et l'autre « et ta fille comme-ci ! » *(Skrigneg)* ; **Ha pa oa dimeet ar mab diveo daoñ neuhen, hañw zo aet 'ta da chom d'un ti bihen ah(e) ba-bord an hent neuhe !** : Et lorsque son dernier fils se maria alors, il alla donc habiter dans une petite maison là au bord de la route ! *(Skrigneg)* ; **Gwech-ell un ouvrïer, war ar c'hampagn petramant ar mab, c'hwi droiè a-peu-prè, ga dow jô, un devezh-arad douar ba'n de(v)ezh** : Autrefois un ouvrier, à la campagne ou-bien un fils, tu charruais à-peu-près, avec deux chevaux, un demi-hectare de terre dans la journée *(Kleden)* ; **Ur wech oa un' gozh ha na tri mab** :

Il était une fois une vieille qui avait trois fils *(Landelo)* ; **Ar mab zo ba Kareis hag a zeb neu'n d'i goan ha d'i lein hag a ramp kram(pou)zh alïes !** : Le fils est à Carhaix et mange alors à son souper et son dîner, nous faisons souvent des crêpes ! *(Landelo)*

- **Ar mab koshañ** : Le fils aîné ; **Hag a ar mab koshañ neuhen, ahann, heñ oa ket dimeet** : Et alors le fils aîné, d'ici, n'était pas marié *(Skrigneg)*
- **Mabig-Jesus** : Enfant Jésus / Petit Jésus ; **Ur mabig-Chesus neu'n, in sukr ase gis-se** : Un petit Jésus alors, en sucre là comme ça *(Lokarn)*
- **Mab krap-diskrap** : Fils la grattouille (surnom du coq) ; **Ar c'hog hag deus hemen vé gwraet ar mab krap-diskrap « Kokogogog ! Kass ar c'harr war-raog ! »** : Le coq, on l'appelait le fils la grattouille « Cocorico ! En avant le chariot ! » *(Kleden)*
- **Mab-pihen** [ma'pi:(ə)n] **Mab-bihen** [mab'bi:ən] : Petit fils ; **Suzanne (e)ma he mab-bihen barzh ar skol** : Suzanne a son petit-fils à l'école *(Skrigneg)* ; **Ma mab-bihen zo kont gantoñ mod-se 'è** : C'est aussi la même histoire avec mon petit fils *(Skrigneg)* ; **(Ha)g (e-)se oa daw go(r)tos ar mab-pihen pe ar merc'h vihen da zond** : Et donc il fallait attendre que le petit ou la petite ne vienne *(Sant-Hern)* ; **Ha me meus joñj, pé oan mevel ahe, oa ur mab-pihen amañ hag a heñw larè d'i da-kozh** : Et je me rappelle, lorsque j'étais commis là, il y avait ici un petit fils qui demanda à son grand-père *(Kareis)* ; **Ma mab-bihen neus ur c'hazh 'è hag pa 'h a da gousked gantoñ, an de war-lerc'h n'o ket meh-mod ! Neuhe é alerjik 'è** : Mon petit-fils a aussi un chat et lorsqu'il va dormir avec lui, le lendemain il ne sera pas pareil ! Il est alors allergique aussi *(Skrigneg)*

**MAB-GAST** [mɑ:b'gast] : interj. ; Fils de pute / **MAP-KAS** [mɑ:(p)'kas] : interj. ; Espèce de / Enfoiré (-e) de

**Map-kas loue dru !** : Espèce de gros lard ! *(Plouïe)* ; **Ma-kas torr-rer ha torr-penn azhpenn !** : Espèce de casse pied !!! *(Plouïe)* ; **Ma-kas hurussun !** : Espèce de glandeur ! *(Plouïe)* ; **Ma-kas lon brein !** : Espèce de pourriture ! *(Plouïe)* ; **Ma-kas torr-rer !** : Espèce de casse-couilles ! *(Plouïe)* ; **Ma-kas inossant !** : Espèce de débile ! *(Plouïe)* ; **Ma-kas ginaoueg !** : Espèce de crétin ! *(Plouïe)* ; **Ma-kas lustrogenn !** : Espèce de dérangé ! *(Plouïe)* ; **Ma-kas amprevan !** : Espèce de vaurien ! *(Plouïe)* ; **Ma-kas libaner !** : Espèce de pleurnichard ! *(Plouïe)* ; **Ma-kas chuchüenn !** : Espèce de lambin ! *(Skrigneg)* ; **Map-kast treid-treus !** : Espèce de pied-bot ! *(Skrigneg)* ; **Te zo ur penn-toñseg ! Map-kast kov-moan !** : Tête de crapaud ! Espèce de crève-la-faim ! *(Skrigneg)* ; **Map-kast louss brein ! Te zo ur louss brein !** : Espèce de vieux blaireau ! T'es un vieux blaireau ! *(Skrigneg)*

**MAB-KÀER** [map'kɛ̀:r] : [***map quer*** 1464] n.m. ; Beau-fils / Gendre

**Ar mab-kàer oa prisonier, ba'n *Allemagne*** : Le beau-fils était prisonnier, en Allemagne *(Karais)* ; **Ma mab-kàer oa erruet un tamm feneant walc'h** : Mon gendre était devenu un peu fainéant *(Skrigneg)*

**MACHIN / MACHEN** ['maʃin] ['maʃən] ['maʃɛ̃] : [***machin*** 1904] n.m. (pl. **-ou** [ma'ʃinu]) ; Machin(e) (objet indéfini(ssable)) / Truc / péj. Bestiole

**Hag ur machin tomm vije lakeet dê 'è** : Et on leur mettait aussi un truc chaud *(Skrigneg)* ; **Hemañ neus un tamm machen ahe (e)vid añrejistrañ** : Il a un petit appareil pour enregistrer *(Plouïe)* ; **Kês alemañ machen-kaoc'h !** : Fous le camp sale cabot ! *(Plouïe)* ; **Stourm ra ar machin-mañ !** : Cette machine résiste ! *(Kergrist)* ; **Ur machin damaïg bet deut da joñj din** : Il y a un truc qui m'est venu à l'esprit tout à l'heure *(Plouïe)* ; **Hezh zo ur machin hir, uhel kajimant (e)vel ur la-hut** : C'est un grand machin haut quasiment comme un « la-hut » *(Skrigneg)* ; **Machinou vise gwraet (e)vid dornañ** : On confectionnait des trucs pour (se) battre *(Plouïe)* ; **Set(u) pé zigouee ene (e)vid an hanter-nos da garg e vachin** : Donc quand il arrivait là-bas pour minuit pour charger son machin *(An Uhelgoat)* ; **Tennet oa war ar machin, aet oa ar peulig war an trotouar** : On avait tiré sur le machin, le petit pieu était tombé sur le trottoir *(Plonee)* ; **Laket vise ar silzig en-dro d'ar vazh mod-se, med ar re-he visent ket lesket pell ba'r machin na ba'r moged** : On mettait les saucisses autour du bâton comme ça, mais on ne les laissait pas longtemps dans la machine ni dans la fumée *(Kolloreg)* ; **Ar mevel taol ar machin war-dreus e gein** : Le valet fout le machin en travers de son dos *(Plonee)* ; **Med (a-)benn-neuhe oa lahet an tan domp ga'r machin** : Mais pour-lors on nous éteignit le feu grâce au machin *(Speied)* ; **Ha pé oa e(rr)o ar re-m(añ) (o) tond d'ar gêr (e)n-ur ziskut ha c'hoarzhin ha machin** : Et lorsque ceux-ci arrivèrent, rentrant à la maison en discutant et rigolant et tout *(Kleden)* ; **Pet(r)a é ar macheñ deja 'ta ?** : Qu'est-ce que c'est déjà le machin tiens ? *(Plourac'h)* ; **Ha poked d'un'-gozh 'veldin-me !? Petra é ar machin-se ?!** : Et embrasser une vieille comme moi !? Qu'est-ce que c'est que ça ?! *(Skrigneg)* ; **Ur pressouer zo, 'houzoh walc'h, pevar dro(a)d a neus, ur pezh machin bras ahe his-se !** : Un pressoir a, vous savez bien, quatre pieds, une énorme machine là ! *(Skrigneg)* ; **Me lar dit ma klêet ma letr ! Goude oan survèiet 'ha ! Med me ka(v)et ur machin-all, me 'h ee dre ar preness pé teue ma c'hamarades da lak ar skeul diñ** : Je peux te dire que j'en avais pris pour mon grade ! Après ma foi j'étais surveillée ! Mais j'avais trouvé un autre truc, j'allais par la fenêtre lorsque ma copine venait me mettre l'échelle *(Skrigneg)*

**MACHINAÑ** [ma'ʃinə] : [***machinad*** 1992] vb. ; Machiner (mot passe-partout)

**Den e-bed machino an dra-he !** : Personne ne machinera ça ! *(Plonee)* ; **Sete ma pemp-c'hwec'h vla ha mé dad voa bet deuzhtu machinet !** : J'avais donc cinq-six ans et mon père fut machiné de suite ! *(Plonee)* ; **Ar reñ-he vije dreilhet ha ga un tañoues a vijent machinet goude d'ablame d'ar plus(k) da chom** : Ils étaient hachés et après on les machinait avec un tamis afin que l'enveloppe reste *(Skrigneg)* ; **Be v(o)a ur mell pezh tam(ou)es bras ue a-raog *la vannette* hag ahe vïe dow krog machinañ 'nèi** : Il y avait aussi l'énorme tamis avant la vannette et là il y avait deux (gars) commençant à la machiner *(Pleiben)* ; **Pigur war-lerc'h oa deuet an dra-se ahe, vis(e) drailhet-heñw glas ha hop ! Ha machinet-heñw ar mo(d)-s(e)** : Puisque après que ce soit apparu là, on le hachait vert et hop ! On le machinait comme ça *(Kleden)*

**MAD** [mɑ:d-t] : [vx. br. ***mat*** ; ***mat*** XIVe] ad. ; Bien / Bon(ne) / Capable / & n.m. (pl. **-ou** ['mɑ:du]) ; Bien (cf. **MAT**)

**Mad é neuhe** : C'est bien alors *(Berrien)* ; **Yeo ! Mad (e)mout !** : Si ! Tu as bon ! *(Plouïe)* ; **Errue ket mad an traou gantoñ** : Il ne réussissait pas bien ce qu'il faisait *(Plouïe)* ; **Med c'hwi n'oc'h ket mad a-walc'h !** Mais vous n'êtes pas bien ! *(Skrigneg)* ; **Pé vise stummet vïe bet un devezh mad** : Quand on prévoyait une bonne journée *(Plouïe)* ; **Ah, voa ket digoueet gol-vad** : Ah, ça ne s'était pas très bien passé *(Plonee)* ; **Mon den mad** : Mon bon gars *(Skrigneg)* ; **Ur plac'h a fesson vad** : Une femme vraiment super *(Plouïe)* ; **Wechou vïe ket mad-mad 'e, me(d) oh ! Karg' kof ree !** : Parfois ce n'était pas très bon non-plus, mais oh ! Ça remplissait le ventre ! *(Brennilis)* ; **Un ekip *football* zo beb sul ha vé kalz a dud d'ou heul, pé 'h eint mad pe n'eint ket !** : Il y a chaque dimanche une équipe de football et beaucoup de gens les suivent, qu'ils soient bons ou non ! *(Skrigneg)* ; **Mond a ra mad a-walc'h** : Ça va assez bien *(Landelo)* ; **Deb(et) mad !** : Bon appétit *(Plouïe)* ; **Un dèn a vise ket gwraet mad** : Une personne qui était mal charpentée *(Plouie)* ; **Oh ! Mad é, mad é, beñ dihan(e)t, dihan(e)t, dihan(e)t, dihan(e)t !** : Oh ! C'est bon, c'est bon, ben arrête, arrête, arrête, arrête ! *(Ponvel)* ; **Ba e vrud vad** : À son apogée / Dans la fleur de l'âge *(Plouïe)* ; **Digoueo mad a ra** : Ça arrive bien souvent *(Plouïe)* ; **N'ouzon ket ken mad-se petra é ar gwellañ d'ober** : Je ne sais pas si bien que ça qu'est-ce qui est le mieux à faire *(Lannedern)* ; **N'eint ket ! Un dra menneket so ha n'a ket mad (a-)benn vêh ket klêt mod e-bed kin** : Non ! Il y a quelque choe qui ne va pas avant qu'on ne t'entende plus du tout *(Sant-Hern)* ; **Nagn ka(v)et un tumeur didan ar servo ha oa bet operet goude, med (evi)d-afer-se oa ket bet a vadou war-lerc'h, na ket bet gall labourad goude** : Ils trouvèrent une tumeur sous le cerveau et après il fut opéré mais, pour autant il n'y eut pas de bienfaits ensuite, après il ne put travailler *(Lokarn)* ; **Pet(r)a ri ? Douss, mad ha marc'had-mad !** : Qu'est-ce que tu diras de ça ? Doux, bon et bon marché ! *(Skrigneg)* ; **Ur parkad mad a winizh** : Un bon champ de blé *(Berrien)* ; **Un dornad mad a winizh** : Une bonne poignée de blé *(Berrien)* ; **Peus kime taol deg mil lur din (e)vel ar person hag é mad !** : Tu n'as qu'à me filer dix mille francs comme le recteur et c'est bon ! *(Landelo)* ; **Brem(añ) 'h a mad an traou (a)darre** : Maintenant tout va bien de nouveau *(Skrigneg)* ; **Oa ket skïanted mad** : Il n'était pas bien sensé *(Plouïe)* ; **Ale ! Bremañ (e)ma mad** : Allez ! Maintenant il est bon *(Plonee)* ; **Med mann e-bed ma dad ! An traou zo mad toud !** : Mais rien mon père ! Tout va bien ! *(Sant-Hern)* ; **Mad a'h a hardi !** : Ça va très bien ! *(Kalaner)* ; **Me oan ket mad (ne)med d'o(be)r an dra-h(e)** : Moi je n'étais bonne qu'à faire ça *(Skrigneg)* ; **Mad é (e)vid ar jerdin ! Mad é (e)vi(d) ar gujun ! Mad é (e)vi(d) ar loned ha (e)vi(d) (a)n dud !** : C'est bon pour le jardin ! C'est bon pour la cuisine ! C'est bon pour les bêtes et pour les gens ! *(Skrigneg)* ; **Ma ! An dra-he zo fentus memes-tra !** : Eh bien ! C'est amusant quand-même ! *(Skrigneg)* ; **Toud a'h ee mad an traou** : Tout allait bien ! *(Landelo)* ; **Ya ha pezh a meump gwelet er-maes zo mad demp-ni ! Ma é mad d'ar re-all é mad demp-ni 'è !** : Oui et ce que nous avons vu dehors est bon pour nous ! Si c'est bon pour les autres c'est bon aussi pour nous ! *(Skrigneg)* ; **An dra-he oa mad 'hat 'è hañ !** : C'était bon aussi ma foi hein ! *(Skrigneg)* ; **Ah ! Bet a meus 'naoñ 'ha ! Oh ! Ahe (e)ma mad bremañ !** : Ah ! Je l'ai eu tiens ! Oh ! Là il est bien maintenant ! *(Skrigneg)* ; **Nann, pugur toud ar pezh a ra houzh zo mad !** : Non, puisque tout ce qu'elle fait est bien *(Plonee)*

- **Be deut mad** : Être (le) bienvenu ; **Me lar dit 'n hi(ni) vije rôet ur bann'h-gwin daoñ, heñ oa deut mad !** : Je peux te dire que celui à qui on donnait un verre de vin, il était le bienvenu ! *(Skrigneg)*
- **Be mad da + *vb.*** : Être capable de + *vb.* / Être bon(ne) pour + *vb.* / Être apte à + *vb.* ; **Hemañ oa mad d'ober louseier** : Il était capable de faire des médicaments *(An Uhelgoat)* ; **Passeal ar reve (e)vid goûd dig-heñw vênt mad da ve soudard** : Passer le conseil de révision pour savoir s'ils sont aptes à devenir soldat *(Plouïe)* ; **N'evamp ket laezh kin, n'é ket mad domp** : Nous ne buvons plus de lait, ce n'est pas bon pour nous *(Plouïe)* ; **Da wel hag-eñ oaint mad da brenañ** : Pour voir si elles étaient bonnes à acheter *(An Uhelgoat)* ; **Ar re-he oa mad d'ar chach !** : Elles étaient bonnes pour les chiens ! *(Skrigneg)*
- **Be mad deus *ub.*** : Être bon envers *qqn.* ; **Mé vaot'ig-pihen ! Me 'h a da roiñ un dra dit pugur c'hwi zo bet mad deusoudon !** : Mon p'tit gars ! Je vais te donner quelque chose puisque tu as été bon envers moi ! *(Landelo)* ; **Nann deusoudon é bet mad walc'h, gwashoc'h ga(v)en ar c'hoarésed-kàer (e)vid oa ar vamm-gàer** : Non, elle fut assez bonne envers moi, je trouvais pire les belles-sœurs que la belle-mère *(Poullaouen)*
- **Boas vad** : Bonne habitude ; **N'é ket ur voas vad evañ d'ar sadorn-noñs** : Ce n'est pas une bonne habitude de boire le samedi soir *(Poullaouen)*
- **A volonte vad** : De bonne volonté ; **Un deñn a volonte vad popred** : Toujours une personne de bonne volonté *(Karnod)*
- **Be kiget mad ba e gorv** : Être bien en chair ; **Heñ vis(e) kiget mad ba e gorv 'e toud** : Il était tout bien en chair également *(Plouïe)*
- **Chom mad** : Rester bien / Être épargné (-e) ; **Oa ket, ur penn d'ar bern oa chomet mad** : Non, un pan du tas avait été épargné *(Plouïe)* ; **Ya, oa chomet mad memes-tra** : Oui, il avait quand-même été épargné *(Plouïe)*
- **Deus pe-sort micher é mad** : Pour quel métier est-il (/elle) fait (-e) ; **Daon ! Heus kemed mond da Biridi, kar ahe (e)ma Sant-Nikolas ha goull digantoñ deus pe-sort micher out mad !** : Dam ! Tu n'as qu'à aller à Piridi, car Saint-Nicolas s'y trouve et tu lui demandes pour quel métier tu es fait ! *(Skrigneg)*
- **Disked mad** : Bien appris ; **Oh ! Heñ oa disked mad** : Oh ! Il était bien appris *(Berrien)*
- **Dond mad da + *vb.*** : Être à point pour ; **'Benn oa deut an aval-douar mad dé dennañ, an hanter d'an aval-douar oa aet gantoñ hag an hanter oa chom(et) ganomp** : Quand les pommes de terres sont à point pour être arrachées, il prenait la moitié des pommes de terres et la moitié restait pour nous *(Sant-Wazheg)*
- **Dornet mad** : Adroit (-e) / Doué (-e) de ses mains ; **Hezh zo un dèn dornet-mad** : Il est doué de ses mains *(Plouïe)*
- **Evid mad** : Pour de bon / Complètement *(Kergrist)*
- **Forset mad** : Forcément ; **Me meus ket bet evet gwech e-bed ! Evañ reen, forset mad even 'vel ar re-ell, med james on bet derañjet ga'r boesson** : Je n'ai jamais bu ! Je buvais, forcément je buvais comme les autres, mais jamais je n'ai été dérangé par l'alcool *(Lokarn)*
- **Gwelloc'h madou (e)tre dow / (E)vid madou (he)leizh ar c'hrow** : Il vaut mieux des biens entre deux / Que des biens plein la crèche (c-à-d. Il vaut mieux partager que de tout garder pour soi) *(Plouïe)*

- **Gwelloc'h madou (he)leizh an dorn / (E)vid madou (he)leizh ar vorn** : Il vaut mieux des biens plein la main / Que des biens plein le four (c-à-d. Il vaut mieux partager que de tout garder pour soi) *(Plouïe)*
- **Ha mad pell-zo !** : Eh puis basta ! ; **Hag un tamm plous war-horr(e) goud(e)-se ha mad pell-zo !** : Et ensuite un peu de paille par-dessus, eh puis basta ! *(An Uhelgoat)*
- **Kaoud ur galon vad** : Avoir bon cœur ; **Heñ né ur galon vad** : Il a bon cœur *(Plouïe)*
- **Kavoud mad *udb.*** : Aimer *qqchose* (manger, boire) / Trouver bon *qqchose* ; **N'eint ket gwal vat ! Me ga(v)on ket mad** : Elles ne sont pas terribles ! Je ne trouve pas bon *(Skrigneg)* ; **D'ar c'heseg vise rôet, ar re-he gav mad (a)naoñ** : On en donnait aux chevaux, ils l'aiment bien *(Berrien)* ; **Houzh gav mad kignen** : Elle aime l'ail *(Plouïe)* ; **Sur na ka(v)et mad (a)nèoñ hat !** : Pour sûr qu'il avait trouvé bon tiens ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ya-ya, gwelloc'h vegn (a)nê, pugur me gavon ket mad kalz re gwinizh-tu** : Oui-oui, elles sont meilleures puisque moi je ne trouve pas très bon celles au sarrasin *(Skrigneg)* ; **Ya, mad, mad a oaint ! Me ma ka(v)et an dra-he mad 'è** : Oui, bonnes, elles étaient bonnes ! J'avais trouvé ça bon moi aussi *(Skrigneg)* ; **Vé emm da ziwoul petram ga(v)o ket mad** : Il faut faire attention ou-bien il n'aimera pas *(Skrigneg)* ; **Te zeb ar sort-se neuhe ?! - Ya ! Hag a ga(v)on mad 'naoñ c'hoazh !** : Alors toi tu manges ce genre de chose ? – Oui ! Et en plus je trouve ça bon ! *(Skrigneg)*
- **Kousker mad** : Lève-tard / Bon dormeur ; **Hezh zo ur c'housker (mad)** : C'est un lève-tard *(Plouïe)*
- **Mad-abominabl** : Extrêmement bien ; **Sete oa-hañw gwelet mad-abominabl ga e dud** : Il était donc extrêmement bien vu de ses gens *(Landelo)* ; **Ha (e)vi(d) ar loned meus gwel é mad-abominabl 'e (e)vi(d) ur bern traou !** : Et pour les bêtes j'ai vu qu'il était aussi formidablement bon pour tout un tas de choses ! *(Skrigneg)*
- **Mad da zibriñ** : Bon à manger / Comestible ; **Ar fies-fo n'eint ket mad da zibiñ** : Les faînes ne sont comestibles *(Karais)*
- **Mad e gont gantoñ** : Il a son compte ; **Ha (a-)benn neuhe heñzh 'ho mad e gont gantoñ !** : Et pour-lors il aura son compte *(Landelo)*
- **Mad-maleürus** : Terriblement bon(ne) ; **Gwin mad-malerus** : Du vin terriblement bon *(Skrigneg)*
- **Mad deus** : Efficace contre ; **Pato ar gourvini zo mad deus ar boan-ijili, med poeson eint** : Les tubercules de la bryone sont efficaces contre les rhumatismes, mais c'est du poison *(Poullaouen)*
- **Mad ken-ha-kén** : Tellement bon (-ne) ; **Ahe vïe gwin mad neuhe ken-ha-kén** : Là alors c'était du vin tellement bon ! *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Mad so gwraet dèi** : C'est bien fait pour elle *(Motre)*
- **Mond da vad** : Prospérer ; **Med deussaleg blavejou 65-66 ahe oa komañset ar labour da vond da vad** : Mais à partir des années 65-66 là le travail commença à prospérer *(Kalaner)*
- **Mond mad ga *ub.*** : Être en bons termes avec *qqn.* ; **Kar ma n'añw ket re vad ganec'h : Ga ho mad, me 'h a mad !** : Car si je ne suis pas en très bons termes avec vous : Avec votre fils, je le suis ! *(Skrigneg)*
- **N'é ket mad da sklapañ ga rewr ur c'hi** : Il n'est même pas bon à jeter au cul d'un chien (loc. pour parler d'une boisson infecte) ; **Nann, n'é ket blased gwal vat ar jistr ! N'é ket mad da sklapañ ga rewr ur c'hi, 'vel vij(e) laret** : Non, le cidre n'a pas très bon goût ! Il n'est même pas bon à jeter au cul du chien, comme on disait *(Skrigneg)*
- **Ober e labour mad** : Bien faire son travail ; **Ma'hat zo an dud da joñjal a rên ma labour mad** : Les gens doivent probablement penser que je faisais bien mon travail *(Kalaner)*
- **Ober mad** : Bien faire ; **Mad oa gwraet pugur oa plantet an tan ba'r maner** : C'était bien fait puisque le manoir fut incendié *(Landelo)* ; **Ma zad oa marc'hadour hag a zresse (a)nê da werzh(añ), heñ neus bet gwraet mad, gwraet arc'hant ar mod-se** : Mon père était marchant et les dressait pour les vendre, il a bien fait, il a fait de l'argent comme ça *(Skrigneg)* ; **Pugur mad a res** : Puisque tu fais bien *(Poullaouen)* ; **Ya, mad a ret ! Pugur gleet é !** : Oui, vous faites bien ! Puisque il faut bien ! *(Plonee)* ; **Mad heus gwraet !** : Tu as bien fait ! *(Skrigneg)*
- **Ober vad** : Faire du bien ; **Ya ha mignoc'h vad a ree dê** : Oui et ça leur faisait plus de bien *(Plouïe)* ; **Me, matresse, meus ur lousou zo gouest d'ober vad dèi** : Peut-être aurais-je un médicament qui est capable de lui faire du bien *(Ar Fouillez)* ; **Med laret oa din chom ba'r gêr ga un' neuhe hag a vïe ket gwraet vad e-bed** : Mais un m'a alors dit de rester à la maison et que ça n'aurait pas fait du bien du tout *(Plonee)* ; **An dour-rouss tàe maes, an dra-he ree vad, lare lod** : Ah ! La transpiration s'évacuait, ça faisait du bien, disaient certains *(Ponvel)* ; **Ur gouad toud mis-mae ! An dra-he neus gwraet vad d'ar jerdin ! Ha oa an traou 'hond da zisec'hiñ !** : Une averse tout le mois de mai ! Ça a fait du bien au jardin ! Tout commençait à se dessécher ! *(Skrigneg)*
- **Talveo mad** : Avoir bonne valeur ; **Ah ! C'hwi peus ur pennad-blew 'ha ! Ar re-he dalve mad !** : Ah ! Ma foi vous avez une chevelure ! Ils ont bonne valeur *(Berrien)*
- **Teoded-mad** : Éloquent (-e) ; **Oh eo-eo ! 'Velt ar re-all 'è, me(d) oy ! Teoded-mad 'ha !** : Oh si-si ! Comme les autres aussi, mais oh ! Ma foi il était éloquent ! *(Skrigneg)* ; **Teoded-mad oa, dond a ree an dud da jilou 'naoñ kontañ kaojou !** : Il était éloquent, les gens venaient l'écouter raconter des histoires ! *(Skrigneg)*
- **Vé ket mad da *ub.*** : Ça ne convient (généralement) pas à *qqn.* ; **Hezh so un dèn tàer ha n'eus keme(d) ar pezh a joñj 'gement zo mad ! Pezh a joñj ar re-all, pe pezh a lar ar re-all, vé ket mad daoñ !** : C'est quelqu'un d'irascible, il n'y a que ce qu'il pense qui est bon ! Ce que les autres pensent, ou ce que les autres disent, ça ne lui convient pas ! *(Skrigneg)*

**MAE / MAI** [mɛ.] [ma.j] : [vx br ***mai*** ; ***mae*** 1499] n.m. ; Mai / Chatons (dans les arbres)

✗ *m. comp.* : ***mis-mae*** ; *syn.* : ***bissig-mareñw***

**Holala ! (E)ma ar mae ba'r gwe deja 'ha !** : Holala ! Les chatons sont déjà dans les arbres ma foi ! *(Kleden)* ; **E(rr)o é ar mae ba'r gwe, ba'r gwe kraoñ-kel(v)o, ba'r gwe-faou ha ba'r gwe-derw** : Les chatons sont arrivés

dans les arbres, dans les noisetiers, dans les hêtres et dans les chênes *(Kleden)* ; **Beñ ya, deuzhtu gomañsè ba komañsamant mis-meurzh, 'benn-neu'n a gomañsè ar mae da zond ba'r gwe, surtoud tost d'an dour** : Ben oui, ça commençait de suite au début du mois de mars, pour-lors les chatons arrivent dans les arbres, surtout près de l'eau *(Kleden)*

**MÀERONES** [mɛ'rɔ̃:nəz-s] : [***maëronnés*** 1659] n.f. (pl. **-ed** [mɛrɔ̃'ne:zəd-t]) ; Marraine (cf. **MAMM-BÀERON**)

**Ka(v)et meus ur vàerones, me(d) ne ga(v)on pàeron e-bed** : J'ai trouvé une marraine, mais je ne trouve aucun parrain *(Berrien)* ; **Piw é hi màerones ? – Ah ! Hi màerones é c'hoar Sidonie** : Qui est sa marraine ? – Ah ! Sa marraine est la sœur de Sidonie *(Skrigneg)* ; **Hag a oa ket bet 'kass hi mab d'an ilis ! I vàerones na kasset anaoñ** : Elle n'amena pas son fils à l'église ! C'est sa marraine qui l'amena *(Skrigneg)* ; **Laket é màerones, kar dïodet vije ar re-gozh ma vije ket laket, pudur oa ket bet c'hoazh** : Elle est choisie comme marraine, car les vieux se seraient fâchés si elle n'était pas choisie, puisque elle ne l'avait pas encore été *(Skrigneg)*

**MAES / A-MAES / ER-MAES / BA-MAES** [(ə)'mè:z-s] [ba'mè:z-s] : [vx. br. ***i maes***] ad. & prép. ; Dehors / Hors de

**'Benn-neuh(e) vïe ur bern tud 'labour(a)d ba-maes pet(r)a ! Ha seto ar vugal(e) yee dé-heul !** : Il y avait pour-lors énormément de gens qui travaillent dehors quoi ! Et donc les enfants suivaient ! *(Laz)* ; **Ha setu noa ket soupsonet hañi e-bed (a-)hend-ell pegur noa ket mann e-bed da (e)n-om reprochiñ (a-)hend-ell maes-hi** : Et donc il ne soupçonna personne d'autre puisqu'il n'avait rien à se reprocher autrement à part envers elle *(Kergrist)* ; **(A-)benn ar fin oa strinket toud ar youd maes deuh ar chidour(e)n, oa chom(et) tamm e-bed barzh** : Finalement toute la bouillie avait giclé hors du chaudron, rien n'était resté à l'intérieur *(Plonee)* ; **He(ñ)chet ar marc'h (e)n-ur neuñial maes deus ar c'hanol** : Le cheval dirigé tout en nageant hors du canal *(Kleden)* ; **Me(d) maes vijer dalc'h-mad ha pé blij ar vicher walc'h, an dud 'n-om blij walc'h !** : Mais on était constamment dehors et lorsque le métier plaît suffisamment, les gens se plaisent volontiers ! *(An Uhelgoat)* ; **Ha pé vïent aet maes an ti pé vïent aet, (a-)benn mond ba'n hent, komañs mond d'an traoñ ha vije chet(et) ba kost ar harzh** : Et lorsqu'ils arrivaient hors de la maison lorsqu'ils partaient, avant de prendre la route, commençant à descendre et c'était jeté à côté du talus *(Poullaouen)* ; **Ha goud(e) lein oa ket voien da jom maes kajimant** : L'après-midi on ne pouvait quasiment pas rester dehors *(Skrigneg)* ; **Maes e glosenn** : Hors de son boîtier *(Poullaouen)* ; **Pugur é-hei chomet da vrein(iñ) ahe, brem(añ) a ra pevarzeg vla so é-oñ deut a-maes** : Puisqu'il est resté pourrir là (bateau), ça fait maintenant quatorze qu'il est sorti *(Pleiben)* ; **Hag an de war-lerc'h-vintin, pé vije tennet mae(s) ar puñs neuhe, vije malakset neuhe da denn an dour maessoñ ha goude vije mad an amann neuhe !** : Et le lendemain matin, lorsqu'on le sortait alors du puits, il était malaxé pour extraire l'eau et après alors le beurre était bon ! *(Skrigneg)*

- **Be maes deuh e zilhad** : Flotter dans un vêtement (trop maigre) ; **Distruj 'ha ! E(rr)o é maes deuh e dilhad !** : Défait ma foi ! Il en est arrivé à flotter dans ses vêtements ! *(Kolloreg)* ; **Ha e(rr)o oa-heñw maes deus e dilhad 'ha paotr-powr ! Hañ ! Treut !!!** : Il en était arrivé à flotter dans ses vêtements ma foi mon pauvre ! Hein ! Maigre !!! *(Kolloreg)*
- **Chetañ maes** : Jeter dehors ; **Meus ket-me gwelet chetañ hini e-bed maes gwech e-bed** : Moi je n'en ai jamais vu aucun se faire jeter dehors *(Plouïe)*
- **Dichech *ub.* maes** : Éjecter *qqn.* dehors ; **Ha dichech (a)naoñ maes** : Et l'éjecter dehors *(Landelo)*
- **Digass-maes** : Enlever ; **Sete 'bénn-neuhe ar roud vïe debloket, digasset-maes ha lakeet lard ba'n tu-s(e)** : Donc pour-lors la roue était débloquée, enlevée et on mettait de la graisse sur ce côté-là *(Laz)*
- **Diwar ar maes** : De la campagne ; **Oh ! Oa ket kaos e-bed deuh ar frijiderien diwar ar maes ene** : Oh ! De la campagne on n'y parlait pas de frigidaires *(Berrien)*
- **Dond maes** : Sortir (de) ; **Deut é e dreid maes he fleñch** : Son pied est sorti de sa vulve (pour un veau par ex.) *(Plouïe)* ; **Kuit dèoñ da zifrekañ barzh an dour da zond maes en-dro** : Afin d'éviter de se débattre dans l'eau pour ressortir *(Kolloreg)* ; **Sell me vïen ket kontant 'è, vïen klask dond er-maes !** : Je n'étais pas donc pas contente non-plus, je cherchais à sortir ! *(Skrigneg)* ; **Ba'r feurmou lec'h vise ar labour teue an dud maes da c'hwec'h eur deuh ar mintin** : Dans les fermes où il y avait le travail les gens sortaient à six heures du matin *(Plouïe)* ; **Petra wel heñw (é) tond maes ?!** : Que voit-il sortir ?! *(Landelo)* ; **Tay ket maes** : Ça ne sortira pas *(Kleden)* ; **Ha (a-)benn dond maes deuh ar prijon goude-se, ma poa arc'hant teueh-maes** : Et ensuite pour sortir de la prison, si tu avais de l'argent tu sortais *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Dor d'ond er-maes** : Porte de sortie ; **Hag a oa un noñr d'ond er-maes dre a-dreñw !** : Et il y avait une porte de sortie par l'arrière ! *(Skrigneg)*
- **Er-maes** : Dehors ; **Ya ha pezh a meump gwelet er-maes zo mad demp-ni ! Ma é mad d'ar re-all é mad demp-ni 'è !** : Oui et ce que nous avons vu dehors est bon pour nous ! Si c'est bon pour les autres c'est bon aussi pour nous ! *(Skrigneg)*
- **Kass *ub.* maes** : Mettre *qqn.* dehors ; **Oan ket gouest da gass anèi maes, lamp a ree partoud** : Je n'arrivais pas à l'envoyer dehors, il sautait partout *(Plouïe)*
- **Mond e-hun maes** : Sortir de soi-même (d'un lieu) ; **Matresse 'h ay he-hun maes** : Peut-être sortira-t-elle d'elle-même *(Plouïe)*
- **Mond maes** : Aller dehors / Sortir
- **Mond maes ar vro** : Partir à l'étranger ; **Da dad-kozh a ouïe, me(d) gaosee ket kalz 'è, pugur oa bet aet 'lesse, heñ oa aet ba-mae(s) ar vro du-nt 'ta !** : Ton grand-père savait (le breton), mais il ne parlait pas beaucoup non-plus, puisqu'il était parti de là, il était parti à l'étranger là-bas *(Skrigneg)*
- **Ober tro war ar maes** : Faire le tour des campagnes ; **Neuhe vïe tud gwraet ar marc'hadourien-lousou deuhoute, (e)vi(d) ar loned ha (e)vi(d) an dud ha-toud, 'h ober tro war ar maes mo(d)-se** : On les appelait donc les apothicaires, pour les bêtes et pour les gens et tout faisant le tour des campagnes comme ça *(An*

*Uhelgoat)* ; **Hag an hurcher 'h o(be)r tro war ar maes** : Et l'huissier de faire le tour des campagnes *(An Uhelgoat)*

- **Strinkañ *ub.* maes an ti** : Éjecter *qqn.* hors de la maison ; **Strinket o-zri maes an ti** : Tous les trois éjectés hors de la maison *(Ar Fouillez)*
- **Taol *ub.* maes (da / deus)** : Jeter *qqn.* hors de ; **Ha voa-ñw taol maes d'e ferm, voa daw dèoñ be da zalc'h ar ferm Landelo** : Il fut jeté hors de la ferme, il lui fallut tenir la ferme de Landeleau *(Speied)*
- **Tennañ (*udb.* / *ub.*) maes** : Sortir (*qqchose*/*qqn.*) de / Extraire (*qqchose*/*qqn.*) de ; **(A-)benn oa tennet ar gwign maes, houzh oa flêrius !** : Avant même qu'il ait sorti la brioche, elle puait ! *(Plonee)* ; **Tennet ho marc'h maes** : Sortez vos chevaux *(Plonee)* ; **Ha sete ar gwin neuhe vise tennet maes deus ar baked neuhe ha vise laket ba'r varrikenn** : Le vin était donc extrait du baquet et on le mettait dans une barrique *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Hag ar mevel kul e varc'h, tenn (a)nèoñ maes** : Et le valet recule son cheval, le sort *(Plonee)* ; **Ha sete vise laret din pegemed vise neuhe tenn (a)nèoñ maes deus ar prijon neuhe** : Et donc on me disait combien c'était alors pour le sortir de la prison *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Sete go(u)de-se neuhe an dra-he vise aes da denn-maes, pugur an dra-he vise da denn toud maes dre an dow benn** : Donc alors ensuite c'était facile à extraire, puisque ça s'extrayait par les deux bouts *(Speied)* ; **Ar laezh tàe ba'r bak ha oas ket kap da denn 'naoñ maes, ba-blassou vise gwraet, med pass kalz** : Le lait venait dans le bac et tu ne pouvais pas l'extraire, on faisait par endroit, mais pas beaucoup *(Karnod)*

**MAES** [mèːz-s] : [vx. br. ***maes***] n.m. (pl. **-iou** ['mèːzju] **/ maejou** ['mèːʒu]) ; Campagne

**Aet oa un' da Baris, matezh, diwar ar maes** : Une personne partit de la compagne pour Paris, en tant que servante *(Skrigneg)* ; **Set(u) d'ar mare-se vise ket goneet kalz arc'hant diwar ar maes** : À cette époque donc on ne gagnait pas beaucoup d'argent à la campagne *(Skrigneg)*

- **Kass da vaes** [də'vɛːz-s] : Envoyer à la pâture / fig. Envoyer paître ; **Kass ar saout da vaes** : Envoyer les vaches à la pâture *(Kergrist)*
- **Mond war-vaes** : Aller à la selle *(Plouïe)*
- **War ar maes** : À la campagne / En dehors (du bourg, de la ville...) ; **Me(d) bremañ so kalz o chom barzh Kalaner ha labourad war ar maes** : Mais maintenant beaucoup habitent à Calanhel et travaillent en dehors *(Kalaner)* ; **Ni war ar maes, ar re bowr, na kontinüet da zañsal** : Nous à la campagne, les pauvres, avions continué de danser *(Skrigneg)* ; **War ar maes amañ hi-mañ n'eus ket memes-tra ! Pass dre-amañ, welon ket** : Ici à la campagne il n'y en a pas de la même manière (qu'en ville) ! Pas par ici, je ne vois pas *(Skrigneg)* ; **War ar maes vije tud ha' teue d'o(be)r traou gis-se, neuhe oaint doueet d'o(be)r an dra-he hag a vije laket ar gontell daoñ ba e hoûg** : À la campagne il y avait des gens qui venaient faire des choses comme ça, ils étaient alors doués pour faire ça et on lui mettait le couteau dans le coup *(Berrien)*

**MAGADUREZH** [maga'dyːrəz-s] : [***magadurez*** 1499] n.m. ; Valeur nutritive / Allure

**Mïoc'h (a) vagadur'zh oa, ya** : Ça avait plus de valeur nutritive, oui *(Skrigneg)* ; **Ya-ya ! Magadurezh barzh ! Ah ya !** : Oui-oui ! De la valeur (nutritive) ! Ah oui ! *(Plouïe)* ; **Oa ket kement magadurezh barzh** : Il n'avait pas autant de valeur *(Plouïe)* ; **Magadurezh é pezh a brofit da gorv, pezh a zebes** : La valeur nutritive c'est ce dont ton corps profite, ce que tu manges *(Skrigneg)* ; **Ar voenn na magadurezh memes-tra, med blas na ket** : Le foin avait quand-même de la valeur, mais pas de goût *(Kleden)* ; **Kalz neubeutoc'h magadurezh oa ba'r voenn bet despugnet fall (e)vid foenn despugnet mad** : Le foin mal ramassé avait beaucoup moins de valeur que le foin bien ramassé *(Plouïe)* ; **Med seulamant 'benn vis(e) e(rr)o ar goañw, ar voenn-prad oa ket mad ! Neu'n hezh oa ket kalz magadurezh barzh, ar brenn oa treut** : Mais seulement avant que l'hiver n'arrive, le foin de prairie n'était pas bon ! Il n'avait pas beaucoup de valeur nutritive, le son était maigre *(Ponvel)*

- **Roiñ magadurezh da wel** : Donner de l'allure ; **Ar re-he a ràe un tamm mat magadurezh da wel 'n-ur hond war an hent neuhe** : Ça leur donnait pas mal d'allure en allant sur la route alors *(Sant-Wazheg)*

**MAGAÑ** ['mɑːga] : [***maguaff*** 1499] vb. ; Nourrir (subvenir aux besoins, donner à manger)

**Tamm pato (e-)be(d) ?! Ga pet(r)a vagi 'nê ?!** : Pas de patates du tout ?! De quoi vas-tu les nourrir ? *(Lokarn)* ; **Seto me 'h ee (a)ssames ga mé mamm ha me vïe maget !** : J'allais donc avec ma mère et j'étais nourrie ! *(Laz)* ; **Hag a na rôet daoñ ur yalc'had-arc'hant ahe da vagañ ar paotr beteg e seizh la** : Et il lui donna là une bourse remplie d'argent pour nourrir le garçon jusqu'à ses sept ans *(Berrien)* ; **Me meus bugwal(e) da vagañ** : J'ai des enfants à nourrir *(Landelo)* ; **Maget voa ga e vamm-gozh** : Il était nourri par sa grand-mère *(Plonee)* ; **Maget deus ar memes bronn** : Nourris au même sein *(Poullaouen)* ; **Pugur ahe oc'h lojet ha maget, set' labour sur ken peus gall(et) kemer roulamant kea !** : Puisque là vous êtes logés et nourris, donc du travail sûr jusqu'à ce que tu intègres le roulement n'est-ce pas ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Goude vise sec'het ar voenn ha charret ga'r c'harr da zigass da 'n ti-skluj da vag(añ) diw veuc'h** : Ensuite on séchait le foin et charroyé jusqu'à la maison de l'éclusier pour nourrir deux vaches *(Kleden)* ; **Krog oa'i da ve sterd da vagañ, mond a ra war-gasti** : Elle devient dure à nourrir, elle s'amaigrit *(An Uhelgoat)* ; **Melchen dé vagañ ar c'herseg** : Du trèfle pour nourrir les chevaux *(Ponvel)* ; **Mew bemde ! Ha me a ranke mond da labourad ! Da vagañ ma dri grouedur** : Saoul au quotidien ! Et moi je devais aller travailler ! Pour nourrir mes trois enfants *(Plonee)* ; **Un daol vras, ma lakei ket kalz a dra war'nèi, po ket kalz 'è ha un daol vihen zo kap da vagañ kalz a dud !** : Une grande table, si tu ne mets pas grand-chose dessus, tu n'auras pas beaucoup non-plus et une petite table est capable de nourrir beaucoup de gens ! *(Kleden)* ; **Deus tu ma mamm-gozh oagn kalz a vugale ha oa kass(e)t da zivejañ mo(d)-se blam(e)d da veañ un' neubeutoc'h da vagañ ba'h ar yêr** : Du côté de ma grand-mère, ils étaient beaucoup d'enfants et on l'envoyait ainsi travailler à la journée afin d'avoir un de moins à nourrir à la maison *(Skrigneg)* ; **Ha maget an ouvrïerien d'o(be)r 'nê, ah me(d) ar patroñ bêe ar machin, me(d) hi renke magañ an ourvïerien ha hè chome ba'r penn-all ahe gis-s(e)** : Et les ouvriers nourris pour qu'ils les fassent (les bâtiments), ah mais le patron payait le machin, mais elle devait nourrir les ouvriers et eux restaient là à l'autre bout *(Speied)*

- **Be maget deus *ulb.*** : Être nourri par *un lieu (géographique)* ; **D'ar mar(e)-se vise maget toud ar loned deus ar prajou ha ne(u)'n ga voenn 'è, yeot ha voenn** : À cette époque-là toutes les bêtes étaient nourries par les prés et alors aussi par du foin, de l'herbe et du foin *(Karais)*

**MAGASIN / MAGAJIN** [ma'gɑ:zin] [ma'gɑ:ʒən] : [***maguasin*** 1633] n.f. (pl. **-ou** [maga'(z/ʒ)i:nu]) ; Magasin

**Med c'hwi gav doc'h ganin a vé amzer da silañ youd pé a vé prenet youd-kerc'h ba'r vagasin !** : Mais vous croyez que j'ai le temps de filtrer la bouillie alors qu'on achète la bouillie d'avoine au magasin ! *(Sant-Wazheg)* ; **Pa oan ba'h ar vagajin e teue an dud d'o(be)r loto, pudur ma tikejou, kara !** : Lorsque j'étais au magasin les gens venaient faire le loto, puisque j'avais des tickets, n'est-ce pas ! *(Skrigneg)* ; **Set' Roger zo deut war-eñwn ba'h ar vagajin da reiñ anê diñ** : Roger est donc venu directement au magasin pour me les donner *(Skrigneg)* ; **Pedur ma saroiou ros-ros ahe, p(a) oan ba'h ar vagajin vije red d'an nén beañ pentet 'è !** : Puisque j'avais des sarraus très roses là, lorsque j'étais au magasin il fallait aussi que l'on soit apprêté ! *(Skrigneg)* ; **Prij ar moc'h, ya, me(d) 'bowe hag é diskennet prij ar moc'h ba ar vagajinou, vé ket kalz tra maes kin heñ !** : Le prix du porc, oui, mais depuis que le prix du porc a baissé dans les magasins, il n'y a plus grand-chose dehors hein ! *(Lannedern)* ; **Pé oa kistïon da werzh(añ) ar gwinizh vïe daw doc'h passeal 'nê ba'n *trieur* 'benn kaoud greun mad dé gass d'ar vagajin, 'vid pêo ar ferm !** : Lorsqu'il était question de vendre le blé, il fallait que vous les passiez dans le trieur pour avoir du bon grain à apporter au magasin, pour payer la ferme ! *(Speied)*

- **Galoupad ar vagasinou** : Faire les magasins ; **Un de(v)ezh, ur wech tre vare vise plijadur à 'hond d(a) haloupad ar vagasinou bras, gwel(ed) traou vraw, na panve vïe ket arc'hant... Me(d) gwel(e)t 'nê a ret memes-tra ! A-wechou vijent essêiet da wel(ed) (ha)g-eñ zigoueent** : Une journée, une fois le temps on avait du plaisir à aller faire les grands magasins, voir de belles choses et cela même si on n'avait pas d'argent... Mais vous les voyiez quand-même ! On les essayait parfois pour voir s'ils allaient (vêtements) *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Magajin-vitrakou** : Magasin de babioles ; **Kaoud a ra diñ oa ur vagajin-vitrakou barzh Kerais** : Je crois qu'il y avait un magasin de babioles à Carhaix *(Skrigneg)*

**MAHAÑGNED** [ma'hɑ̃.ɲəd-t] : [***mac'hagned*** 1931] ad. ; Mutilé (-e) / Estropié (-e)

- **Mil-vahañgned** : Complètement estropié (-e) ; **Lod deuh ar re-gozh, goude vije bet mil-vahañgned un' ha dow voss war i gein, ma oa pinvi(d)ig vije laret dèi mond ga hezh !** : Et certains anciens, bien qu'un quidam eut été complètement estropié et deux bosses sur le dos, s'il était riche on lui disait (à elle) d'aller avec lui ! *(Skrigneg)*

**MA'HAT** [ma'had-t] : [***m'oar-vad*** 1876] ad. ; Probablement (cf. **FASSIL** ; **MECHAÑS**)

**Daon ! Ma'hat a-wichou...** : Dam ! Parfois probablement... *(Skrigneg)* ; **Ma'hat pa vijen à oueliñ 'è** : Probablement lorsque je pleurais *(Skrigneg)* ; **Oh ya ! Te zo sod ! Houzh so marw pell-zo ma'hat !** : Oh oui ! Tu es folle ! Elle est probablement morte depuis longtemps ! *(Skrigneg)* ; **Hezh na disket evañ gwin ba'n trañchïou ma'hat** : Il a probablement appris à boire dans les tranchées *(Lokmarïa)* ; **Med ma'hat neugn kime ur rumm benvijo anê** : Mais ils n'avaient probablement qu'une seule catégorie d'outils *(Landelo)* ; **Hañ beñ, an dra-s(e) ouïon ket ! Matresse vo braw, oh ma'hat !** : Ah ben, ça je ne sais pas ! Peut-être fera-t-il beau, oh probablement ! *(Ponvel)* ; **Med joñj a rañ (a-)benn 'h on bet hadkass(et) war ar post a vêr ken alïes, ma'hat zo an dud da joñjal a rên ma labour mad** : Mais je pense qu'avant que je sois renvoyé au poste de maire si souvent, les gens doivent probablement penser que je faisais bien mon travail *(Kalaner)* ; **Ma'hat alemañ na 'h ay ket kalz tud bew fenoñs** : Ce soir, d'ici il n'y aura probablement pas beaucoup de survivants *(Plouïe)* ; **Oh ma'hat oa koshoc'h** : Oh il était probablement plus âgé *(Berrien)* ; **Bremañ ma'hat ne oa ket selled ma ree : fouet e varc'h ha yô !** : Il est probable que maintenant il ne restait pas regarder : à fond la caisse et c'est parti ! *(Berrien)* ; **Hemañ ma'hat zo 'h o(be)r e dalarou** : Il va probablement rendre son dernier souffle *(Skrigneg)* ; **Ya ma'hat !** : Oui probablement ! *(Kergrist)* ; **Me é ma'hat ar patroñ amañ hi-mañ** : Apparemment c'est moi le patron ici *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ma'hat vije laket ar re oa dimeet ba'r bla d'ond assames ga un' goshoc'h** : On faisait probablement aller celles qui étaient mariées dans l'année avec une plus âgée *(Plouïe)* ; **Oh nann ma'hat vé ket gwraet kin !** : Oh non on ne le fait probablement plus ! *(Plouïe)* ; **An dra-m(añ) ma'hat oa ur rimodell ma'hat heñ** : C'était probablement une comptine hein ! *(Kleden)* ; **Beñ an dra-he zo ma'hat 'ha !** : Ben c'est sûrement ça ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Daon ma'hat a ouzoh petra heus gwraet diñ ?!** : Dam tu sais sûrement ce que tu m'as fait ?! *(Skrigneg)* ; **An dra-he oa dam lar ma'hat na boulverset 'nèi un tamm** : C'était probablement du fait que ça l'avait un peu bouleversée *(Poullaouen)*

- **Ma'hat-sur** : C'est fort probable / Très probablement ; **Nann-nann, ma'hat-sur !** : Non-non, c'est fort probable *(Skrigneg)* ; **Daon ! Ma'hat-sur, te n'out ket tamm (e-)bed gwelloc'h 'è !** : Diantre ! c'est fort probable, toi tu n'es pas mieux non-plus ! *(Skrigneg)*

**MAILH / MAILHER** [maʎ] ['maʎər] : [***maill*** 1633] n.m. (pl. **-ou** ['maʎu]) ; Maillon (d'une chaîne en fer) / Manche (d'un outil)

- Maillon (d'un chaîne en fer) ; **Torret é ar mailh !** : Le maillon est cassé ! *(Skrigneg)* ; **Un ailhedenn, seto dapèh krog ba'r machin ha ba'r mailh ah(e) gis-s(e), ale hop ! Ha tan dèi !** : Un anneau, vous crochiez donc dans le machin et dans le manche là comme ça, allez hop ! Et c'est parti ! *(Kleden)* ; **Choñj dusken doc'h doc'h hezh oan 'kont(o) doc'h : Ar mailher dé lak(ad) ba'r valc'h, hezh 'h ee en-treus** : Je pensais vous montrer celui dont je vous parlais : Le manche à mettre dans la faux, il allait de travers *(Kleden)* ; **Deuh an alar oa ur c'hrap hag un tamm chadenn koste, na vïe kime lakad ar sparl da grogo ba'r re-he ha henn(ezh) na mailhou bras, (e)vel (e)maoc'h é lared** : Sur la charrue se trouvait un crampon et un bout de chaîne de côté, on n'avait qu'à les accrocher au palonnier, et il avait de grands maillons, comme vous dites *(Plonee)*
- Manche (d'un outil) ; **Tap(añ)-krog ba'r mailh-valc'h** : Prends dans le manche de faux *(Kleden)*

- **Ur mailh-gouser** : Un petit tas de litière (qu'on peut tenir entre la faucille et la fourchette à débroussailler) *(Kergrist)*

**MAILH-GOVELED / MAILH-GOELED** [maʎ'gwe:ləd-t] : n.m. ; Marteau à battre la faux

**Ah yè, ar mailh-go(v)eled vé lar(e)t da 'n dra-he, mailh-go(v)eled é hag è an anneñ** : Ah oui, on appelle ça un marteau à battre la faux, c'est un marteau et aussi l'enclumette *(Laz)*

**MAILHAÑ** ['maʎə] : [***mailhañ*** 1948] vb. ; Mailler

**Ur fouet troad mailhet gantoñ ba'n e zorn** : Un fouet au manche maillé à la main *(An Uhelgoat)*

**MAILHENNAÑ** [ma'ʎɛnə] : [***mailhennañ*** 1970] vb. ; Maculer / Praliner

**Mailhennet e dok gad e zoworn dru** : Son chapeau maculé par ses mains grasses *(Poullaouen)*

**MAIS / MAÏS** [majs] ['mais] : [***mais*** 1992] coll. ; (du) Maïs

**Petram vé daw o(be)r ar maïs a-bred a-bred pet(r)a !** : Ou bien il faut faire le maïs très très tôt quoi ! *(Kareis)* ; **Un antreprener da zond da droc'h ar mais ha da zigass kirri ha toud** : Un entrepreneur pour venir couper le maïs et apporter des charrettes et tout *(Kergloff)* ; **'Benn de kent(añ) ar bla n'o ket tamm mais (e-)bed ba'r siloiou kin !** : Pour le premier de l'an, il n'y aura pas du tout de maïs dans les silos *(Lokarn)* ; **Oh ! Neu'n, goû(d) walc'h ret, vise ket maïs na traou ! Vise rutaba ha neu'n betrabes !** : Oh ! Alors, vous savez bien, il n'y avait pas de maïs ni rien ! Il y avait des rutabagas et alors des betteraves ! *(Lokarn)* ; **Gwraet é ar mais en-dro dé Langanteg ase ? Gwel a reen an trakteuriou 'passeo ah(e) gis-s(e)** : Le maïs est fait là autour de Langantec ? Je voyais les tracteurs passer là comme ça *(Kleden)*

**MA-KAR** [ma'kar] : conjonction ; cf. exemples

**Ma-kar dit be lak ur c'haoutchou war da vazh (iv)e, (a-)benn ar fin oamp bet toud ba'n 2CV !!!** : Si tu avais bien voulu toi aussi mettre un caoutchouc sur ton bâton, pour finir nous aurions tous été dans la 2CV !!! *(Plouïe)* ; **Ma-kar doc'h bi laret din a-raog an dra-s(e) oa reñket pell-zo !** : Si tu avais cru bon me dire ça avant ce serait arrangé depuis longtemps ! *(Sant-Hern)*

**MAL** [mɑ:l] : [***mal*** 1499] n.m. & ad. (pl. **-iou** ['malju]) ; Mâle

**Un' mal hag un' feumell vé emm...** : On a besoin d'un mal et d'une femelle... *(Plouïe)*

- **Mal-moualc'h** [mal'mwaləh] : n.m. ; Merle mâle (cf. **TAROW-MOUALC'H / TAD-MOUALC'H**) ; **Pa vise klevet ar mal-moualc'h kanañ oa sin amzer rust** : Quand on entendait le merle chanter c'était signe de temps rude *(Plouïe)*

**MALAÑ** ['mɑ:lə] : [***malaff*** 1499] vb. ; Moudre / Broyer (pommes)

**Malañ (a)nê ha meskañ (a)nê** : Les broyer et les mélanger (pommes) *(Kareis)* ; **Malañ ed, gwinizh, kerc'h ha toud ar pezh vise emm** : Moudre des céréales, du blé, de l'avoine et tout ce qui était nécessaire *(Berrien)* ; **Beñ c'hwi ouïè pegement dour vankè doc'h da 'r mod greun pé da val(añ) !** : Ben vous saviez quelle quantité d'eau vous vouliez selon la quantité de grain que vous avez à moudre *(Speied)* ; **Oa ket deuh mekanikou dé val(añ) ar greun war (a)r c'hampagn, vi(se) daw mond d'ar vel(in) vras** : il n'y avait pas de machine pour moudre le grain à la campagne, il fallait aller au moulin, au grand moulin *(Kleden)* ; **Pé vïe mal't ar c'herc'h ha vïe silet goude, vïe passeet ba un tam(ou)es ha vïe poahet goude d'o(be)r youd** : Lorsqu'on moulait l'avoine et qu'après on filtrait, on passait dans un tamis et après on cuisait pour faire de la bouillie *(Brennilis)* ; **Ah eo ! Pa ha greun a gassès da hreun d'ar vil(in) da valañ 'naoñ dit ha 'benn a gemerès anaoñ vije gwraet in bleud** : Ah si ! Lorsque tu avais du grain, tu apportais ton grain au moulin pour qu'on te le moule et quand tu le prenais, c'était fait en farine *(Skrigneg)* ; **Hag an avalou, tre lem a vijent malet, mé-keres, vije gwraet un dorchenn war ar pressouer, vije laket d'an dan un tamm plous ha laket 'e an avalou malet war an tamm plous-se ha pa nije an avalou a-peu-prè ugent santimetr uhelded vije hadlak(et) un tamm plous 'darre !** : Et les pommes, là où elles étaient broyées, si tu préfères, on faisait un cousin sur le pressoir, on mettait au-dessous un peu de paille ainsi que les pommes broyées sur ce peu de paille et lorsque les pommes faisaient a-peu-près vingt centimètres de hauteur on remettait un peu de paille *(Skrigneg)* ; **Pugur pa lake ar c'herc'h ba'r vorn lampe bek(ed) an nec'h, set' ar re-he vise kras mad, disec'het, malet mod-se neu'n hag a vise red lakad 'nê in go ya, lakad toas in go vise gwraet** : Puisque lorsqu'il mettait l'avoine dans le four elle sautait jusqu'en haut, ils étaient bien grillés, desséchés, alors ainsi moulus et il fallait les mettre en fermentation, on mettait la pâte en fermentation *(Ponvel)*

**MALCHAÑS** [malʃɑ̃s] : n.m. ; Malchance

**Ene oan aet da gomañs ha ene ma bet malchañs ha bet kasimant toud ar re so bet ene na malchañs !** : J'étais allée là pour commencer et j'y ai eu de la malchance, et quasiment tous ceux qui y sont allés avaient de la malchance ! *(Poullaouen)* ; **Bi oa feurmou ha oa feurm vad, med malchañs barzh** : Il y avait des fermes qui étaient de bonnes fermes, mais de la malchance dedans *(Poullaouen)*

**MALÉRES** [ma'le:rəz-s] : [***maléres*** 1992] n.f. ; Roue à moudre

**MALÉRES-AVALOU** [ma'le:rəza,vɑ:lu] : n.f. (pl. **malerésed-avalou** [male're:zəda,vɑ:lu]) ; Broyeur de pommes

✗ *cf.* : ***avalou, drailhañ, malañ***

**Ah ya ! An avalou vise malet, hoñzh oa ar valéres !** : Ah oui ! On broyait les pommes, ça c'était la broyeuse ! *(Kareis)* ; **Sete vij(e) ur valéres, da zigentañ, da valañ, an dud teue ga o c'harg-avalou ha ga o barrikennou, sete vije mal(et) an avalou !** : Il y avait donc un broyeur, au tout départ, pour broyer, les gens venaient munis de leur chargement de pommes et leurs barriques, on broyait donc les pommes ! *(Skrigneg)* ; **Hag an avalou, tre lem a vijent malet, mé-keres, vije gwraet un dorchenn war ar pressouer, vije laket d'an dan un tamm plous ha laket 'e an avalou malet war an tamm plous-se ha pa nije an avalou a-peu-prè ugent santimetr uhelded vije hadlak(et) un tamm plous 'darre !** : Et les pommes, là où elles étaient broyées, si tu préfères, on faisait un cousin sur le pressoir, on mettait au-dessous un peu de paille ainsi que les pommes broyées sur ce peu de paille et lorsque les pommes faisaient a-peu-près vingt centimètres de hauteur on remettait un peu de paille *(Skrigneg)*

**MALEUR** ['malœr] : [***mal eur*** 1519] n.m. & interj. (pl. **-iou** [ma'lœrju]) ; Malheur

**An dra-he n'é ket ur maleur !** : Ce n'est pas un malheur ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! Du-m(añ) zo digoueet ur maleur...** : Oh ! Chez moi, il est arrivé un malheur... *(Skrigneg)* ; **Maleur evitout ma cheñcheches mod d'an traou !** : Malheur à toi si tu changes l'ordre des choses !! *(Berrien)* ; **Ba un tu menneket ma keuñ bi gwraet un dra-all, kar matre'n vis(e) bet digoueet ur maleur dre mé faot, neb lak (a)nèoñ da zigoueiñ** : D'un côté je regrettais de ne pas avoir fait autre chose car peut-être un malheur serait arrivé par ma faute sans, sans le vouloir *(Kleden)* ; **Nann an dra-he vïe gwelet mïoc'h ar maleur** : Non on voyait plus le malheur *(Poullaouen)* ; **Me zo deut da wel(ed) ahan(o)h ma den mad, pudur meus klêt lar zo digoueet ur maleur ganec'h** : Je suis venu vous voir mon brave, puisque j'ai entendu qu'il vous est arrivé un malheur *(An Uhelgoat)* ; **Oh ! Maleur zigouev ganin, med n'é ket ur sort maleur 'ta !** : Oh ! Il m'arrive des malheurs, mais ce n'est pas une sorte de malheur tiens ! *(An Uhelgoat)* ; **Ha 'benn-neu'n oa deuet, oa-hi 'hond dé zigass an eubeul ! Oh maleur ! Ken 'h ee e dreid ba'r wareg, ar mo(d)-s(e) skoiè** : Il vint pour-lors, elle amenait le poulain ! Oh malheur ! Si bien que son pied allait dans l'arc, ça cognait comme ça *(Kleden)*

**MALEÜRUS** [malɛ'yryz-s] [ma'lè:rəz-s] : [***maleurus*** 1499] ad. ; Malheureux / (ad.) Extrêmement / Terriblement

**Ha c'hoazh goude oè malerus** : Et ce malgré son malheur *(Kergrist)* ; **Ha pad ar bresel, oh male'rus !** : Et pendant la guerre, oh malheureux ! *(Plonee)* ; **Oamp ket re maleürus, nann-nann** : Nous n'étions pas trop malheureux, non-non *(Sant-Wazheg)* ; **Trist oa daoñ, malèrus é (e)ta koll un' yowank mo(d)-se tond ba'r bed** : C'était triste pour lui, c'est malheureux tien de perdre un jeune comme ça qui vient au monde *(Skrigneg)* ; **Kar an dra-he zo maleürus, kar o c'han pe o meusik** : Car c'est malheureux car leur chant ou leur musique *(Plourac'h)* ; **Malèrus (e)vid ar re-gozh** : Malheureux pour les parents (/ les vieux) *(Skrigneg)* ; **Oan ket maleürus, med memes-tra ma dud vanke din** : Je n'étais pas malheureux mais, mes parents me manquaient quand-même *(Lokarn)* ; **Ha gou(de)-se pegen male(ü)rus v(o)a, 'benn-neu'n oa ket botou !** : Et ensuite qu'est-ce que c'était malheureux, pour-lors il n'avait pas de bottes ! *(Sant-Wazheg)* ; **'Benn vé hadet-hègn ba-tous(k) ar bidraves vé hadet-hègn ba fin mis-ebrel pedam ba komañsamant mis-mae ha vé karotes maleürus neu(he) !** : Quand on les sème parmi les betteraves, on les sème à la fin du mois d'avril ou bien au début du mois de mai et alors on a des énormément de carottes ! *(Laz)*

- **Kaled-male'rus** ['kɑ:ləd-t ma'lɛ:rəz-s] : Extrêmement dur (-e) ; **Ur goañvezh kaled-male'rus ba'r blavezh seiteg** : Un hiver extrêmement rude en (19)17 *(Skrigneg)*
- **Mad-male'rus** : Terriblement bon ; **Gwin mad-male'rus** : Du vin terriblement bon *(Skrigneg)*
- **Male'rus e damm doare** : Dans une situation précaire *(Skrigneg)*
- **Oh wei ! Male'r's binniget binniget !!!** : Oh là là ! Mon Dieu, mon Dieu !!! *(Plonee)*
- **Yin-male'rus / Yén-male'rus** : Extrêmement froid (-e) ; **Yin-malerus** ['ji:n-ma'lɛ:rəz-s] **oa bet an amzer** : Le temps fut extrêmement froid *(Skrigneg)*

**MALEÜRUSAMANT** [ma'leyry'zɑ̃m(ən)] : ad. ; Malheureusement

**Maleürusam' ! Gwell-a-se ma rafont ket hañ, kar maleürus é ! Kaoud ar mod-se... Miser** : Malheureusement ! Tant mieux s'ils ne font pas hein, car c'est malheureux ! Avoir comme ça... De la misère *(Plonee)*

**MALEÜRUSIÑ** [malɛy'ry:zi] : [***maleürusiñ*** 1992] vb. ; Estropier / Détériorer / Amocher

**Kapap(l) da valeürusiñ (a)nê** : Capable de les estropier *(Poullaouen)* ; **Da zigentañ ma lemes 'naoñ maes so moien dit da drec'hiñ 'naoñ ha maleürusañ 'naoñ un tamm gad ar fourchetes d'o(be)r brujun** : Au tout départ si tu l'extrais tu as la possibilité de le couper et de le disloquer un peu avec la fourchette pour faire des miettes *(Skrigneg)*

**MALISENN / MALIJENN** [ma'li:zən] [ma'li:ʒən] : [***malisen*** 1633] n.f. (pl. **-ou** [mali'(z/ʒ)ɛnu]) ; Valise

**Ha d'ar lun d'abard'hê oa prest ar valijenn ha heñw reiñ ur pezh bouch kwik dèi** : Et le lundi en fin d'après-midi la valise était prête, il lui donna un gros baiser *(Poullaouen)* ; **Deuet oa ur pezh malisenn vras da-beked ar vardell deus ar puñs** : Une énorme valise remonta jusqu' à la margelle du puits *(An Uhelgoat)*

**MALL** [mal] : [***mall*** 1557] n.m. ; Hâte

- ✗ *syn.* : ***hast*** ; & *cf.* : ***préss***
- **Mall + *vb.*** : Hâte de + *vb.* ; **Ha an dra-he ree plijadur dê ! Oyow ! Ahe vïe mall gwel ar sul 'tond heñ !** : Et ça leur faisait plaisir ! Oyow ! Là on avait hâte de voir le dimanche arriver hein ! *(Kolloreg)*

**MALLOZH / MALLEZH** ['malɔz-s] ['maləz-s] : [***malloez*** XVIe] n.f. ; Malédiction

**Mallozh gast !** : Putain de bordel ! *(Plonee)* ; **Oh pô' yowank ! Joñj un tamm 'ta ! Mallezh Toue !** : Oh p'tit gars ! T'imagines un peu donc ! Nom de Dieu ! *(Karais)* ; **Mallezh an(o) Doue !** : Nom de Dieu ! *(Ponvel)* ; **Mallezh 'n Dïe !** : Maudit soit Dieu ! *(Landelo)* ; **Ma é bet Job ahe mïemp plijadur ! Mallezh an' Doue !** : Si Job avait été là nous aurions eu du plaisir ! Nom de Dieu ! *(Plouïe)*

**MALPOLI** [mal'poːli] : ad. ; Malpoli (-e)

**Ha hañw pleg i gontell ha lak anèi ba'h i ho(de)ll ! Hag malpoli oa mond da hadkemer ar gontell deuh ar ho(de)ll, ur wich a hije laket da gontell barzh da ho(de)ll oas ket sañset, goude kin, da hadkemer da gontell** : Et il plia son couteau et le mit dans sa poche ! C'était malpoli d'aller reprendre le couteau de la poche, une fois que tu avais mis ton couteau dans ta poche, après tu n'étais plus censé reprendre ton couteau *(Skrigneg)*

**MAL-PREPOS** [malə'prɛpəz-s] : ad. ; Mal à propos

**Goulskoude na aes da brenañ ur boupeenn din 'ha, med vij(e) ket gwraet, vij(e) ket fouetet an arc'hant mal-prepos** : Pourtant elle avait les moyens de m'acheter une poupée, mais on ne faisait pas, on ne gaspillait pas l'argent mal à propos *(Skrigneg)* ; **N'ouzont ket hag torret a vegn mal-prepos** : Ils ne savent pas et ils sont cassés mal à propos *(Skrigneg)*

**MALTOURNAÑ** [mal'turnə] : [***maltorniñ*** 1992] vb. ; Marcher les pieds vers l'extérieur (chevaux)

**Deus ar c'heseg oamp kaoseal deus ar re maltournet, 'houz(e)s a-walc'h** : Pour les chevaux on parlait de ceux qui marchaient les pieds vers l'extérieur, tu sais bien *(Ponvel)*

**MALTOUTER** [mal'tutər] : [***maltouter*** 1732] n.m. (pl. **-ien** [maltu'tɛrjən]) ; Garde champêtre

**Deut é ar maltouter amañ** : Le garde champêtre est venu ici *(Plouïe)*

**MALVENN / BALVENN / MALZENN** ['malvən] ['balvən] ['malzən] : [***maluen*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [mal'vɛnu] [bal'vɛnu] [mal'zɛnu]) ; Cil

**Balvennou-dowlagad livet** : Des cils colorés *(Poullaouen)* ; **E valzennou** : Ses paupières *(Poullaouen)*

**MALZEIEG** [mal'zɛjəg-k] : ad. ; Malséant (-e) / Moche

**Un dèn malzeieg** : Une personne moche *(Plouïe)* ; **Goude vije un tamm malzeieg** : Et quand bien même il était un peu moche *(Plouïe)*

**MAMM** [mɑ̃m] : [***mam*** 1499] n.f. (pl. **-ou** ['mɑ̃mu]) : Mère / Maman / & Reine des abeilles

**Moien zo da wel(ed) ar vamm ?** : Peut-on voir la mère (du cheval) ? *(Kareis)* ; **I vamm da hezh, me lar dit, sur oa un' penvi'g !** : Sa mère à lui, je te le dis, certainement que c'était une riche ! *(Skrigneg)* ; **Hemañ neus disket brezhoneg war barlenn e vamm** : Il a appris le breton sur les genoux de sa mère *(Plouie)* ; **Telefonet feus d'i famm ?** : Tu as téléphoné à ta mère ? *(Kallag)* ; **Pé nïe gouïet he mamm la oa dougéres** : Quand sa mère a su qu'elle était enceinte *(Plouïe)* ; **Ha den e-bed na gouïet la oa bet ar vamm ba'r gambr** : Et personne ne sut que la mère était allée dans la chambre *(Sant-Hern)* ; **Ma mamm na ur feurm vras (a-)walc'h ha oa labour (a-)walc'h demp** : Ma mère possédait une ferme assez grande et nous avions assez de travail *(Skrigneg)* ; **Dañne ur vamm vad** : L'étoffe d'une bonne mère *(Berrien)* ; **Blije ket ma mamm dèi** : Ma mère ne lui plaisait pas *(Plouïe)* ; **Ne dal ket bouilh ar vamm** : Ça ne vaut pas le sein maternel *(Poullaouen)* ; **(E)vi(d) ur vamm é re gozh, beked dowugent la zo moien med goude-se...** : Pour une mère c'est trop vieux, on peut jusqu'à quarante ans mais après ça... *(Plouïe)* ; **Ar vamm na bet ur c'hoantadenn** : La mère a eu une envie de vin (quand elle était enceinte, ce qui fait que l'enfant avait une tache d'envie) *(Plouïe)* ; **Ar vamm nise toud ar c'homissionou** : La mère a eu toute la giclée (sperme) *(Plouïe)* ; **Pegur ma mamm oa chom intames ha oamp chomet pemp gati** : Car ma mère était restée veuve, et nous étions cinq avec elle *(Skrigneg)* ; **Surtoud oa keme(d) mamm ba'r gêr ganin** : Surtout qu'il n'y avait que ma mère à la maison avec moi *(Berrien)* ; **Mamm oa dowbleged** : Maman était voûtée *(Plouïe)* ; **Med p(é) oa aet mamm da weled oa ket ene kén** : Et lorsque ma mère alla voir elle n'y était plus *(Berrien)* ; **Hemañ zo bet sa(v)et ga ma mamm** : Ma mère l'a élevé *(Plouïe)* ; **Ha partaj(et) oa (e)tre pevar, tri breu(r) da mamm ha hei** : Et c'était partagé en quatre, les trois frères de ma mère et elle *(Skrigneg)* ; **Daw vo dit mond da glask ur yar 'zo skloket dre ahe (a-)benn lak anèi da ve mamm dê !** : Il faudra que tu ailles chercher une poule qui a envie de couver par là pour la faire être leur mère ! *(Landelo)* ; **Hag heñw voa deut dé ti m(é) mamm** : Et il vint chez ma mère *(Sant-Wazheg)* ; **Med an dra-he oa ur lesvamm hañ, ma vïe bet ur vamm matre'n vïe bet kontant gwel (a)ha(n)on hond mod-se** : Mais ça c'était une marâtre hein, si ça avait été une mère peut-être aurait-elle été contente de me voir aller comme ça *(Poullaouen)* ; **Ya-ya-ya ha langachet ga mé mamm pé teue d'ar gêr goud(e)-se** : Oui-oui-oui et engueulée par ma mère lorsque ensuite elle rentrait à la maison *(Plonee)* ; **Ah ya, ar vamm ha me zo bet oh o(be)r an dra-he hañ !** : Ah oui, ma mère et moi sommes allées faire ça hein ! *(Berrien)* ; **Oh ! Ma hallon tap ar vamm da lakad ba'r golôenn, damaïg ar re-all teuy toud e-barzh !** : Oh ! Si je peux attraper la reine pour mettre dans la ruche, tout à l'heure les autres viendront toutes à l'intérieur ! *(Skrigneg)*

➢ **Mond da vamm** : Devenir mère ; **Te zo hond da vamm** : Tu vas devenir mère *(Skrigneg)*

**MAMM-BÀERON** [mɑ̃m'bɛːrən] : [***mamm-baeron*** 1854] n.f. (pl. **mammou-pàeron** [mɑ̃mu'pɛːrən]) ; Marraine (cf. **MÀERONES**)

**I vamm-bàeron glee dond da wel ma c'hoær** : Sa marraine devait venir voir ma sœur *(Karnod)* ; **Gwech-all pé 'h een da wel mamm-bàeron petramed ar voèreb vije gwraet vïou-fritet delc'h-mad** : Autrefois lorsque j'allais voir ma marraine ou ma tante, on me faisait toujours une omelette *(Landelo)* ; **An tad 'h ee da-heuilh hag ar**

**vamm-bàer(o)n hag an tad-pàer(o)n ! Ha neu'n ur voèr(e)b, pe an heñi vise, gésse an heñi bihen da vadeio !** : Le père suivait, ainsi que la marraine et le parrain ! Et alors une tante, oui celle qu'il y avaot, amenait le petit se faire baptiser ! *(Lokarn)* ; **Ma dad zo tad-pàeron d'un deus ar c'hleier Ponvel ha mamm-gozh ma dad zo mamm-bàeron d'un deus re Santes-Katell, he hano zo war'nèi 'è ha hano ma dad zo war heñi Ponvel 'è** : Mon père est parrain d'une des cloches de Plounévézel et la grand-mère de mon père est marraine d'une de celles de Sainte-Catherine, son nom est aussi dessus et le nom de mon père sur celle de Plounévézel également *(Ponvel)*

**MAMM-GÀER** [mɑ̃m'gɛːr] : [***mamm-gaër*** 1732] n.f. (pl. **mammou-kàer** [mɑ̃mu'kɛːr]) ; Belle-mère

**Ha na 'h esseet 'è ar mod oa d'ond ga'r vamm-gàer 'è** : Et il avait également essayé la coutume qui était d'aller avec la belle-mère *(Skrigneg)* ; **Aet oa ma mamm-gàer da jom ba ti Lucienne ba'n nec'h** : La belle-mère était allée habiter en haut dans la maison de Lucienne *(Plouïe)* ; **Med laret peus d'ho mamm-gàer ?** : Mais tu l'as dit à ta belle-mère ? *(Sant-Hern)* ; **Ha mamm-gàer, memes, na trôet hi fenn 'n tu-all p(a) oan 'passeal, fi !** : Et ma belle-mère, même, avait tourné la tête de l'autre côté lorsque je passai, ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Hag ur wich-all ha' na gwraet ur glwed da mamm-gàer Jañ** : Et une autre fois il avait fait une barrière à la belle-mère de Jean *(Skrigneg)* ; **Med ma mamm-gàer oa pennher ha sete d'ar poent-se vije ar vugale okupet ga'r re-gozh** : Mais ma belle-mère était unique héritière et donc à cette époque-là les enfants s'occupaient des vieux *(Skrigneg)* ; **Ar vamm-gàer na kemed tri** : La belle-mère n'eut que trois (enfants) *(Plouïe)* ; **Ma mamm-gàer voa chom kichenn bord ar mor, voa kime(d) un tammig moger hag un tammig cherdin** : Ma belle-mère habitait en bord de mer, il n'y avait qu'un muret et un tout petit jardin *(Sant-Wazheg)* ; **Sete ma mamm-gàer lake pellacho gwinizh ha vïe lakeet an tan ba'r pellacho** : Donc ma belle-mère mettait des déchets de balle de blé et on mettait le feu aux déchets de balle *(Pleiben)* ; **Padet on bet trivec'h mis ti ar vamm-gàer pe ti an dud-kàer ar mod-se 'e 'ha !** : J'ai duré dix-huit mois chez la belle-mère ou chez les beaux-parents comme ça également ma foi ! *(Poullaouen)* ; **Ma mamm-gàer ha ma zad-kàer, pa na gouïet la'h ee ma mab gad an hi(ni) oa deut gwreg daoñ goude, blame na dow vugel ha oa ket mad 'è, houzoh walc'h** : Ma belle-mère et mon beau-père, lorsqu'ils surent que mon fils allait avec celle qui allait devenir sa femme, parce qu'il avait deux enfants et que ce n'était pas bien non-plus, vous savez bien *(Skrigneg)*

**MAMM-GOZH** [mɑ̃m'goːz-s] : [***mamcoz*** 1499 ; ***mam goz*** 1659] n.f. (pl. **mammou-kozh** [mɑ̃mu'koːz-s]) ; Grand-mère

✗ *m. comp.* : ***spilhou mamm-gozh***

**Ar vamm-gozh voa é prepar(iñ) hi lein** : La grand-mère préparait le déjeuner *(Plonee)* ; **O komz deus ar vamm-gozh oamp** : Nous parlions de la grand-mère *(Plouïe)* ; **Me vije gwraet « doupa-doupa-doupa » diñ ga ma mamm-gozh** : Ma grand-mère me faisait « doupa-doupa-doupa » (faire sauter un enfant sur ses genoux) *(Skrigneg)* ; **N'on ket 'vi(d) lar(e)d doc'h, ar vamm-gozh du-m(añ) lareè se** : Je ne peux pas vous dire, chez moi la grand-mère disait ça *(Pleiben)* ; **Med ar mammou-kozh gaosee brezhoneg ha ni hon-dow gaosee brezhoneg 'è** : Mais les grand-mères parlaient breton et nous deux parlions breton également *(Skrigneg)* ; **Med alïes vije ur vamm-gozh petram un tad-kozh ha' (e)n-im okupe deuh ar vugwale** : Mais il y avait souvent une grand-mère ou un grand-père qui s'occupaient des enfants *(Berrien)* ; **N'é ket mamm-gozh din-me** : Elle n'est pas ma grand-mère *(Plouïe)* ; **Ar mod-se vimp mamm-gozh** : Comme ça nous serons grand-mères *(Sant-Hern)* ; **Ne vin ket mamm-gozh gwech e-bed** : Je ne serai jamais grand-mère *(Plouïe)* ; **Eh beñ ! Mod-se voa mé mamm-gozh** : Eh ben ! Ma grand-mère était comme ça *(Sant-Wazheg)* ; **Beñ ar vamm-gozh ha me 'h a d'hond a-raog** : Bon, la grand-mère et moi allons devancer *(Plouïe)* ; **Me meus ka(v)et mamm-gozh ba tal he ti** : J'ai trouvé grand-mère en face de sa maison *(Sant-Hern)* ; **Mé samm mamm-gozh ouïe ket komz pos galleg** : Ma p'tite grand-mère ne savait pas parler un mot de français *(Sant-Wazheg)* ; **Hag ar mammou, pe ar mammou-kozh é red dê mond (a)ssames ga o bugal(e) da survei (a)nê un tamm** : Et les mères, ou les grands-mères doivent aller avec leurs enfants pour les surveiller un peu *(Skrigneg)* ; **Ha ma mammou-kozh ne ouïent ket a halleg ha ma mamm-gozh oa du-mañ ! Se zo kaos…** : Et mes grands-mères ne savaient pas le français et ma grand-mère était chez moi ! C'est pourquoi… *(Skrigneg)* ; **Tud ma zad oa marw o-dow ha oa kimed ma mamm-gozh meus bet anveet un tamm, me(d) oa-i ket 'chom ahe 'nèi, mamm-gozh oa 'chom ba Plonee** : Les parents de mon père sont morts tous les deux et il n'y avait que ma grand-mère que j'ai un peu connue, mais elle n'habitait pas là, grand-mère habitait à Plonévez-du-Faou *(Lannedern)* ; **Me vije ma mamm-gozh 'h o(be)r war ma zro 'è, ar vamm hag an tad a'h ee d'ar park da labour(a)d, ar vamm-gozh vije 'surveiañ 'ha(no)mp neuhe** : Moi j'avais aussi ma grand-mère qui s'occupait de moi, ma mère et mon père allaient travailler au champ, la grand-mère alors nous surveillait *(Skrigneg)*

➢ **Chapeled ar vamm-gozh** : Le circuit lymphatique *(Sant-Wazheg)*

**MAMM-ÏOU** [mɑ̃'miu] : [***mamm you*** 1732] n.f. ; Arrière-grand-mère / Bisaïeule

**Hag oa ur (v)oèr(e)b di(n)-me oa 'chom ba'r gambr 'us da vamm-ïou !** : Et j'avais une tante qui habitait dans la chambre au-dessus de ton arrière-grand-mère ! *(Skrigneg)* ; **Houzh oa mamm d'i dad neuhe ? – Mamm d'i dad-kozh, mamm-ïou daoñ** : C'était la mère de son père alors ? – La mère de son grand-père, son arrière-grand-mère *(Skrigneg)* ; **Me anee e dad-kozh hag e vamm-ïou 'è, ha bet 'tibiñ chokola(d) ganti 'è, meur a wich !** : Je connaissais son grand-père et aussi son arrière-grand-mère, j'ai aussi mangé du chocolat en sa compagnie, maintes fois ! *(Skrigneg)* ; **Ar vamm-ïou amañ na ganet ur bugel ha' oa hanter-kant la ! Hag e-se oa divèed, houzoh walc'h** : Ici la grand-mère mit au monde un enfant alors qu'elle avait cinquante ans ! Et donc c'était tard, vous savez bien *(Skrigneg)*

**-MAÑ** [mə] : [vx. br. ***ma*** ; ***man*** 1499] ad. dém. ; -Ci / Ce(t) (-te) – (à venir)

**Ur hrïenn, pe grïennow zo ba'r prad-mañ** : Un, ou des endroits sec se trouvent dans cette prairie *(Kergrist)* ; **Dala ke(t) ar boan mond maes ga'n amzer-mañ (e)vid serriñ-kruk** : Ça ne vaut pas la peine de sortir de par ce temps pour attraper froid *(Kergrist)*

- **A-benn de-mañ-de** [bɛn'deməˈdeː] : Tel ou tel jour ; **'Benn de-mañ-de zo ur werzh** : Il y a une vente tel ou tel jour *(Sant-Wazheg)*
- **Amañ gi-mañ / Amañ hi-mañ** : Ici-même ; **Yann zo kaos amañ gi-mañ** : Le Yann dont on parle ici *(Landelo)* ; **Vise un de(v)ezh kass-teil ba amañ hi-mañ** : Il y avait une journée d'envoi de fumier ici-même *(Speied)* ; **Ar re-m(añ) oa deuet da Kleden dé jom ba am' gi-m'** : Ils étaient venus de Cléden pour habiter ici-même *(Speied)*
- **An dra-mañ-dra** [ɑ̃n'drɑ̃mə,drɑː] : Telle ou telle chose ; **« *Tiens* ! Me meus c'hoant da gaout an dra-mañ-dra ! » Hag a 'brenoh deuztu ha chom a rey ganoc'h c'hoazh !** : « Tiens ! Je veux telle ou telle chose ! » Et vous achèterez de suite et ça vous appartiendra ! *(Ar C'hastell-Ne)*
- **An nos-mañ** : Cette nuit (à venir) ; **An nos-m(añ), mar a làeres ket an niñsel 'tre ma gwreg ha me ba'h ar gwele, pé vefomp aet da gousked, n'o kemed ar marw evitout !** : Cette nuit, si tu ne viens pas voler le drap qui se trouve entre ma femme et moi dans le lit, lorsque nous serons allés dormir, il n'y aura que la mort pour toi ! *(Skrigneg)*
- **Ar bla-mañ** [blɑ̃m] : Cette année ; **Ar raden zo dru ar bla-mañ 'ha !** : Les fougères sont abondantes cette année ma foi ! *(Landelo)* ; **Ar bla-mañ meump powrente pad an hañw** : Cette année nous sommes en mauvais état de santé pendant l'été *(Poullaouen)*
- **An dra-mañ** [drɑ̃m] : Ceci
- **An dra-mañ hag an dra-hont** [ɑ̃n'drɑ̃magɑ̃n'drɑ̃n] : Ci et ça
- **Ar mare-mañ** : Cette époque(-ci) ; **Ha ba dou(a)r-ponner pa vé kestion dé basseal ur roulér(e)s 'tro ar mar'-m' 'raog pider eur** : Et dans des terres lourdes quand il est question de passer le rouleau vers cette époque-ci avant quatre heures *(Speied)* ; **Ya, n'eus ket kement difer's etre an dud kin 'vel oa d'ar mare-mañ** : Oui, il n'y a pas autant de différence entre les gens qu'il n'y avait à cette époque *(Kergloff)*
- **Ar wech-mañ** : Cette fois(-ci) ; **Ar wech-mañ dal k(et) ar boan d'ober (ne)med chet an dibr hag ar voutik dê !** : Cette fois-ci ça ne vaut pas la peine de faire si ce n'est leur jeter la selle et le bazar ! *(Plonee)*
- **Ar re-mañ** : Eux / Ils / Ceux-ci ; **Ar re-mañ** [a'rema] **zo bet gwelloc'h (e)vi(d) ar re-all dalc'h-mad** : Ils ont toujours été meilleurs que les autres *(Skrigneg)* ; **Mond d'ar prijon petram roiñ un' deuh ar re-mañ d'ar re-he ?** : Aller en prison ou-bien leur donner une de celles-ci ? *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ar re-mañ bretante oa dê ar c'hleuñ** : Ceux-ci prétendaient que le talus leur appartenait *(An Uhelgoat)* ; **Ar re-mañ zo 'h essañ mond ba'h ar poull amañ hi-mañ** : Ils essaient d'aller la mare ici-même *(Skrigneg)*
- **Ar re-mañ ahanoh** : Vous autres ; **Bon ! Peus kemed preno tregont devezh-arad, ar re-mañ-'han'h ha ho preur breno tregont-ell** : Bon ! Vous n'avez qu'à acheter trente demi-hectares (15 h.), vous autres et ton frère achètera les trente autres *(Lokarn)*
- **Ar re-mañ-all** [re'mal] : Eux autres ; **Hag ar re-m'-all oagn ket droug 'è !** : Et eux autres n'étaient pas non-plus méchants ! *(Skrigneg)* ; **Hag e-se pugur neuhe ar re-m'-all ree ar bresel an eil d'egile** : Et donc car eux autres se faisaient alors la guerre *(Plonee)* ; **Ar re-m'-all ne vint ket ene 'e** : Eux autres ne seront pas là non-plus *(Plonee)* ; **Ar re-mañou-all noa tri-pe(va)r bennaket, ar re-he oa e(rr)o bras (a-)benn-neuhe** : Eux autres avaient trois quatre, ils étaient devenus grands pour-lors *(Plonee)* ; **Ar re-m'-all a selle, ma haotr-kaezh** : Les autres regardaient, mon pauvre *(Skrigneg)*
- **A sort-mañ** : De ce genre-ci ; **Ah bet omp ba'h ar sinema ahe c'hoazh, med a sort-m(añ) ma ket bet gwelet neuhe c'hoazh ! An dra-he zo 'vid tud sod !** : Ah nous sommes allés au cinéma là encore, mais de ce genre-ci je n'avais pas encore vu ! C'est pour les fous ! *(Skrigneg)*
- **Deuh an tu-mañ ha deuh an tu-hont** : D'ici et de là ; **Ha gad an dra-he neuhe memp ket komañset da-neuhe da 'n-om zibrouilhiñ ha da gaoud subvañsionou deuh ar c'hoñseilh jeneral, deuh an tu-m' ha deuh an tu-'nt !** : Et dès-lors avec ça nous avons commencé à nous débrouiller et à obtenir des subventions du conseil général, d'ici et de là ! *(Skrigneg)*
- **Evel-mañ** : Comme-ci ; **Bep-heñi na tapet e irvênn hag a mamp koachet 'nèi deus hon dilhad deus ur mouchouer 'vel-mañ, am(añ) mamp debet nèi ar mod-se, plusk ha-toud** : Chacun avait pris son radis et nous l'avions dissimulé contre nos vêtements contre un mouchoir comme-ci, ici nous l'avions mangé comme ça, avec la peau *(Kergloff)*

**MAN** [mɑ̃ːn] : [***man*** 1716] n.f. ; Cas (cf. **KÂSS**)

- ✗ *m. dér.* : ***azvan***
- **Ober van** : Faire cas ; **Arabad eo dec'h ober van** : Il vous est interdit de faire cas *(Ar Fouillez)* ; **Deus an dra-he ran ket van** : Je ne fais pas cas de ça *(Plouïe)*

**MAN** [mɑ̃ːn] : [***man*** 1723] n.m. ; Mousse (végétale)

**Ta-hi heget da rastellad ar harzh dre-as(e) (e)vid kaoud man hag neu'n deliou marw** : Elle devient obligée de râteler la haie par là pour avoir de la mousse et donc des feuilles mortes *(Motre)* ; **Ha ar re-he na laket man, na laket pri war'nê hag o(be)r ur reserv-dour petram ur feunteun** : Ils avaient mis de la mousse, de la boue dessus et fait une réserve d'eau ou-bien une fontaine *(Speied)* ; **Kousket mad, ken e tày man ba ho tiskouarn** : Dormez bien, jusqu'à ce que de la mousse vous pousse dans les oreilles *(Groñvel)*

**MAN** [mɑ̃ːn] : [***man*** 1716] n.m. (pl. **-iou** ['mɑ̃.ŋu]) ; Manne / Panier (cf. **BOUTEG**)

**Ar man-bara pé vo prest** : Lorsque le panier de pain sera prêt *(Plonee)* ; **Deuh ar gooñ ma zad vije oh o(be)r maniou ha traou mod-se** : L'hiver mon père faisait des paniers et des choses comme ça *(Skrigneg)* ; **Ha pa sa(v)e deuh ar mintin teue d'i zijuni ha hezh a ree tammou maniou 'è !** : Et lorsqu'il se levait le matin, il venait prendre son déjeuner et il faisait aussi des petits paniers *(Skrigneg)* ; **Ahe vije gwraet braw demp, d'ar mar(e)-se vije gwraet ur tamm man bihen demp ha toud 'vid reiñ betrabes d'ar saout ha 'vid o(be)r kalz a dammou**

**traou !** : Là on nous traitait bien, à cette époque on nous faisait un petit panier pour donner des betteraves aux vaches et pour faire plein de petites choses ! *(Pluskelleg)* ; **Ya ! Ba ur man war ar garrigell, med ur wech-ell 'h a da joñj, oa erc'h** : Oui, dans un panier sur la brouette, mais une autre fois ça me revient, il y avait de neige *(Karnod)*

**MANAC'H** ['mɑ̃:nax-h] : [vx. br. ***manach***] n.m. (pl. **menec'h** ['me:nəx-h]) ; Moine

**Hag an « Nac'h- » zo ur lodenn deus ar ger manac'h, ar penn-divé deus ar ger manac'h** : Et le « nac'h » est une partie du mot « manac'h », la désinence du mot « manac'h » *(Lennon)* ; **Ya, med ahe voa sañset ar mestr ha neuhe ar menec'h chom ba'n ti-se, ba'r prïoldi** : Oui, le maître était censé être là et alors les moines habitaient dans cette habitation, dans le prieuré *(Lennon)* ; **Ya, ar prïol voa chom en ti ha neuhe ar menec'h oa d'e heul** : Oui, le prieur habitait dans la maison et les moines le suivaient *(Lennon)*

- **Manac'h gwenn** : Moine de l'ordre des cisterciens ; **An 'Nac'h-Gwenn é dam gwech-all e oa ba-lec'h emomp chom amañ, e oa ur manac'hti, ur c'hloardi ha oa eno menac'h gwenn** : Le « 'Nac'h-Gwenn » c'est parce qu'il y avait autrefois là où nous somme un monastère, un séminaire et s'y trouvait des moines blancs (cisterciens) *(Lennon)*

**MANAC'HTI** [mɑ̃'naxti] : [vx. br. ***manac di*** ; ***manachty*** 1475] n.m. ; Monastère

**An 'Nac'h-Gwenn é dam gwech-all e oa ba-lec'h emomp chom amañ, e oa ur manac'hti, ur c'hloardi ha oa eno menac'h gwenn** : Le « 'Nac'h-Gwenn » c'est parce qu'il y avait autrefois là où nous somme un monastère, un séminaire et s'y trouvait des moines blancs (cisterciens) *(Lennon)*

**MAÑCH / MEÑCH** [mɑ̃(j)ʃ] [mɛ̃jʃ] : [***mang*** XVIᵉ] n.m. (pl. **-ou** ['mɑ̃(j)ʃu] ['mɛ̃jʃu]) ; Manche

**Da-beked lec'h vïe troñset o mañchou gate, beñ vije liw kaletoc'h** : Jusque-là où leurs manches étaient retroussées, ben c'était d'une couleur plus dure *(Plouïe)* ; **Droñsegn o mañch ma vise war o brec'h, petrame ma vise war o har droñsegn gar o bragou** : Ils retroussaient leur manche si c'était sur leur bras, ou-bien si c'était sur leur mollet ils retroussaient le bas de leur pantalon *(Sant-Wazheg)* ; **Ale ! Vïe plant(et) (a)nê ba ma meñchou !** : Allez ! On les flanquait dans mes manches *(Plonee)* ; **Ga'r rokedenn, wechou brodet ahe, ar rokedenn meñchou bras ah(e), braw ah(e), an dra-h(e) oa braw hañ !** : Avec un gilet, parfois brodé là, le beau gilet à grandes manches là, c'était beau hein ! *(Kolloreg)* ; **Plant(et) hezh ba ho meñchou, c'hwi evo ur banne dour ba'r wazh deus an traoñ pé a'h eet da gass ar saout, maes** : Fourre-le dans tes manches, tu boiras un coup de flotte au ruisseau d'en bas quand tu mèneras les vaches dehors *(Plonee)* ; **Un tamm vestenn berr ha tew é ar jemejetenn ! Berr-berr ha sterdet amañ hi-mañ ha kroaset ahe his-se ! Ha c'hoazh é ar mañchou deusoute zo leden !** : La « jemejetenn » est une petite veste courte et épaisse ! Très courte, serrée ici et croisée là ! Et encore que ses manches sont larges ! *(Skrigneg)*

- **Ur mañchou** : Une paire de manches ; **Ha ma vis(e) mad ar chupenn vihen vis(e) laket ur mañchou da houzh ha vis(e) laket houzh da ramplass(añ) ho chupenn pet(r)a !** : Et si la petite veste était bien, on lui mettait une paire de manches et on la faisait remplacer votre veste quoi ! *(Kareis)*

**MANDA** ['mɑ̃nda] : [***mandat*** 1659] n.m. ; Mandat (cf. **REMZI**)

**Ha goude pé oan elu mêr oa 'h é bet adjun ganiñ pad dow vanda** : Et c'est après que je fus élu maire qu'il a été mon adjoint pendant deux mandats, deux contrats quoi *(Kalaner)*

**MANEG** ['mɑ̃:nəg-k] : [***manec*** 1499] n.f. ; Gant **/ MANEGOU** [mɑ̃'ne:gu] **/ MANIGOU** [mɑ̃'ni:gu] [mɑ̃'ni:ɟu] : Une paire de gants / **MANEGEIER** [mɑ̃ne'gɛjər] : Des paires de gants / (**ur v-**) **MANEGENN** [mɑ̃'ne:gən] **/ MANIGENN** [mɑ̃'ni:ɟən] : (un) Gant

- **Kemer manigou** : fig. Prendre des gants (cf. **sirkoñstañsou**) ; **Ahe neus ket kemeret manigou** [mɑ̃'ni:gu] **!** : Là il n'a pas pris de gants ! *(Skrigneg)*

**MANEJ** [maneʒ] ['mɑ̃:nəʒ-ʃ] : [***manej*** 1992] n.m. (pl. **-ou** [mɑ̃'ne:ʒu]) ; Manège (à chevaux)

**Hezh oa hom manej demp** : C'était notre manège *(An Uhelgoat)* ; **Ur manej dre geseg da droiñ (a)nèi** : Un manège à chevaux pour la faire tourner *(An Uhelgoat)* ; **Ur biléres-lann ha ur manèj oa, vis(e) stag(et) ar chô 'e, oa dé droiñ** : Il y avait un broyeur d'ajonc et un manège, on attachait aussi le cheval, c'était à faire tourner *(Kergloff)* ; **Ha goud(e) oa deut ar manej ga'r gaseg ha neuhe vije gwraet an dro pe mod-all vije daw da droiñ ga'r rod, an dra-he oa sterd hañ !** : Après le manège avec la jument est apparue et alors on faisait le tour, sinon il fallait tourner la roue, c'était difficile hein ! *(Berrien)* ; **Ga'r c'herseg vis(e) ràet bep a bochonad-kerc'h dê, ar c'herseg vis(e) 'troiñ ar manej** : On donnait à chaque cheval une poche d'avoine, les chevaux tournaient le manège *(Ponvel)* ; **Ar gaseg vije 'troiñ ar manej, pilet lann vije barzh** : La jument tournait le manège, on y concassait l'ajonc *(Karnod)* ; **Ur manèj oa ur rod ar mo(d)-s(e), as(e) oa plassou ha ase zo ur plass d'ur jô, amañ zo ur plass d'un'-ell, c'hwec'h plass vis(e) d'ur jô ba ur manèj** : Le manège c'était une roue comme ça, là il y avait des places et là une place pour une monture, ici une place pour une autre, il y avait six places pour une monture dans un manège *(Karais)*

**MANER** ['mɑ̃:nər] : [***maner*** 1499] n.m. (pl. **-io(u)** [mɑ̃'nɛrju] [mɑ̃'nɛrjo]) ; Manoir / Château

**Maner Kerampuilh** : Le château de Kerampuilh ; **Ar maner oa un tamm pelloc'h** : Le manoir était un peu plus loin *(An Uhelgoat)* ; **Hag ar re-he oa sa(v)et o soñj dê d'ober bep maner** : Et ils s'étaient décidés à faire chacun un manoir *(Landelo)* ; **Sete voa lakeet ar mestr war ar lor-zi ha laket an dud da basseal ba ar maner, ba'r sal vras** : Le maître fut installé sur le sol et fit passer les gens dans le château, dans la grande salle *(Plonee)* ; **Beñ mamm-gozh me zo sell dac'h (a)r man(er)** : Ben grand-mère je regarde le manoir *(Sant-Wazheg)* ; **Labour ar**

**vein d'ober ar maneriou** : Travailler la pierre pour construire les manoirs *(Landelo)* ; **Ar relegeier deuh ar maneriou** : Les vestiges des manoirs *(Landelo)* ; **Ur maner bihen sa(v)et (a-)ziwar-goust maneriou bras** : Un petit manoir construit suite aux frais de grands manoirs *(Landelo)* ; **Oh gardou ? Oh ! Ar re-h(e) oa seizh pe eizh ah(e) 'tre ar maner ha toud ah(e) his-s(e), ah yè ! Oah ket gouest mond da gac'h(a)d, ar re-h(e) teue maes** : Oh des gardes ? Oh ! Ils étaient sept ou huit là entre le château et tout là-même, ah oui ! Vous ne pouviez pas aller chier qu'ils sortaient *(Laz)*

**MANEUVR** [manœvr] : [***maneur*** 1992] n.m. ; Manœuvre

**Deut oa d'o(be)r maneuvr (a)ssames ganin ah(e) 'e** : Il est venu là aussi avec moi faire des manœuvres *(An Uhelgoat)* ; **Hemañ oa aet da sell deuh ar soudarded 'h o(be)r maneuvr ba ene** : Il était allé regarder les soldats y faire de la manœuvre *(Landelo)* ; **Sete bremañ (e)maint kroget ober un tamm maneuvr war 'n hent** : Donc maintenant ils commencent à faire une manœuvre sur la route *(Lopereg)* ; **Hag ene neuhe vijent kasset neuhe d'o(be)r maneuvr, da zigentañ bord ar mor ene war un dun mennag hag ene oa dunou-sabl** : Et ils y étaient alors envoyés pour faire des manœuvres, au départ en bord de mer sur une dune quelconque, il y avait des dunes de sable *(An Uhelgoat)*

**MAÑIER** ['mɑ̃ɲər] : [***manier*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [mɑ̃'ɲɛru]) ; Manière / & ad. ; Une sorte de

**An avalou douss-kaol, mañier-ru deus un tu ha glas deus an tu-all, ar re-he oa douss, avalou mad da zeb oaint i'e** : Les pommes « douss-kaol », une sorte de rouge d'un côté et verte de l'autre côté, elles étaient douces, elles étaient aussi de bonnes pommes à manger *(Plouïe)* ; **Mañier klañ(w) on** : Je suis patraque *(Kergrist)* ; **Ar betrabes oa mañier poahet ga'n tan** : Les betteraves étaient passablement cuites par le feu *(Speied)*

**MAÑJOUER** [mɑ̃'ʒuwər] [mɑ̃'ʒuːr] : [***mañjouer*** 1992] n.m. (pl. **-ou** [mɑ̃ʒu'wɛːru]) ; Mangeoire (cf. **BAILH**)

**Med seulamant ba'r mañjouerou, 'benn ar fin, ar memes re zebe toud, oa ket rassionet me(me)s-mod !** : Mais seulement dans les mangeoires, au final, ce sont les mêmes qui mangeaient tout, ce n'était pas rationné de la même manière ! *(Berrien)*

**MANK** [mɑ̃ŋk] : [***manc*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['mɑ̃ŋku]) ; Manque

**Ah ya ya ha oa err(o) ar mank a rastilliou-hou(a)rn, kar pet(r)a rehè ga'r rastellou-koat ?** : Ah oui-oui, il vint le manque de râteaux de fer, car que ferait-il avec des râteaux de bois ? *(Speied)* ; **Ya ! Klañw ga petra ? Ga'r mank** : Oui ! Malade de quoi ? Du manque *(Skrigneg)*

**MANKADENN** [mɑ̃ŋ'kɑːdən] : [***mankadenn*** 1970] n.f. (pl. **-ou** [mɑ̃ŋka'dɛnu]) ; Erreur / Omission

**Eskuset (a)ha(n)on mar zo mankadennou ba ma skridou** : Excusez-moi s'il y a des erreurs dans mes écrits *(An Uhelgoat)*

**MANKAÑ** ['mɑ̃ŋkə] : [***mancqa*** 1732] vb. ; Manquer / Vouloir

**Hezh vank tou'n traou daoñ** : Il veut tout pour lui *(Plouïe)* ; **Mi fanka ur boned din !** : Je veux un bonnet ! *(Kergrist)* ; **Heñ na vank nintra e-bed daoñ** : Il ne manque de rien *(Plouïe)* ; **Ar pezh a vanke** : Ce qu'on voulait *(Plouïe)* ; **Ha me zigoueo ene deuzhtu pa vanko un dra mennaket doc'h** : Et j'apparaîtrai tout de suite lorsque tu auras besoin de quelque chose *(Plonee)* ; **N'é ket an hardïegezh a vank dit !** : Tu ne manques pas d'audace ! *(Poullaouen)* ; **Mond a-walc'h rin ma vank kemed an dra-se doc'h vo ur blijadur din** : J'irai volontiers s'il ne vous faut que ça ce sera pour moi un plaisir *(Plonee)* ; **Kontant out pe vé un dra mennañket a vank dit c'hoazh ?** : Tu es satisfait ou-bien il te manque encore quelque chose ? *(Skrigneg)* ; **Set(u) vanke kalz mignoc'h amzer d'an dud d'errued hañ !** : Ça prenait donc beaucoup plus de temps aux gens pour arriver hein ! *(Plouïe)* ; **Douar vank dê un tammig da gomañs, ar lipRañ tra peus d'o(be)r : Plant 'nê barzh, un tammig 'vïes** : Ils ont besoin d'un peu de terre pour commencer, le plus simple que tu puisses faire c'est de les planter, un peu de biais *(Laz)* ; **(A-)benn vïe laret dèoñ pegement vanke din-me amañ gi-mañ, me a ree ur moc'h da gassed gantoñ** : Quand on lui disait combien il me manquait ici, je faisais des cochons pour lui envoyer *(Sant-Wazheg)* ; **Sete vankefe un dra mennaket ar mod-se sur !** : Donc il manquerait certainement quelque chose ! *(Skrigneg)* ; **Hag an dra-he neus manket din, ma dud neus bet manket din** : Et c'est ce qui m'a manqué, mes parents m'ont manqué *(Lokarn)* ; **Oan ket maleürus, med memes-tra ma dud vanke din** : Je n'étais pas malheureux mais, mes parents me manquaient quand-même *(Lokarn)* ; **Set n'é ket ar linad a vank !** : Ce ne sont donc pas les orties qui manquent ! *(Skrigneg)* ; **Med petra fanka dac'h ?!** : Mais que voulez-vous ?! *(Kergrist)* ; **Me mïe fanket din mond d'ar barados !** : J'aurais aimé aller au paradis ! *(Kergrist)* ; **Pegement vank doc'h d(a) bêo un' d'ond amañ ?** : Combien as-tu besoin pour en payer un pour qu'il vienne ici ? *(Plonee)* ; **Me ma hadet ur bern traou ha sort e-bed na teue maes pudur a vanke ar sec'hor !** : J'avais semé plein de choses et rien ne sortait puisque ça demandait la sécheresse ! *(Skrigneg)* ; **Med delc'h-mad vanke daoñ mond vounnus !** : Mais il voulait constamment aller vite ! *(Lokarn)*

- **En-om vankañ (war)** : Se planter (de) ; **(E)n-om vanket é** : Il s'est planté *(Plouïe)* ; **'N-om vanke ket-hè kalz, an dra-s(e) oa a-peu-prè gwir** : Ils ne se plantaient pas beaucoup, c'était à-peu-près vrai *(Kleden)* ; **N'oc'h ket gouest d(é) 'n-om vank war'naoñ, pugur n'eus kemed un'** : Tu ne peux pas te planter, puisqu'il n'y en a qu'un *(Kleden)* ; **Fourmet a vêr, houzoh walc'h, pudur pa vé surtoud un toullad tud ! Neuhe 'n-om vankes** : On est émotionné, vous savez bien, puisque surtout quand il y a pas mal de gens ! Alors tu te plantes *(Skrigneg)*
- **Hezh a vank ur hreunenn daoñ / Un dister (dra) a vank daoñ** : Il a un grain / Il lui manque une case *(Plouïe)*
- **Mank a ra da *ub.* ba *udb*** : Il manque *qqchose* à *qqn.* (défaut, trop maigre, pas assez musclé, etc.) ; **Mank a ra daoñ ba e fweskennou** : Il est trop maigre des fesses (pas assez musclé, etc.) *(Plouïe)* ; **Mank a ra daoñ ba i gein** : Il est trop maigre du dos (pas assez musclé) *(Plouïe)*

- **Ne vank ket e deod daoñ** : Il n'a pas la langue dans sa poche (m-à-m. Il ne manque pas sa langue à lui) ; **Oh ! Vrañsou Vur a vanke k(et) i deod daoñ 'è ! – Oh fi nann !** : Oh ! François Fur n'avait pas non-plus la langue dans sa poche ! – Oh non ma foi ! *(Skrigneg)*
- **Paotr manket** : Garçon manqué ; **Hoñzh so ur paotr manket ! Ur pilpaotr** : C'est un garçon manqué ! *(Ponvel)*
- **Pe-naos vank an dra-he dit** : Comment tu la veux ; **Beñ an dra-he zepand deus ar lon, pe-naos vanke dit** : Ben ça dépend de l'animal, comment tu le voulais *(Plouïe)* ; **Pe mank a rê ur lon pegur oa kig petrame vïe gwraet evid ober laezh** : Ou-bien il voulait un animal pour sa viande ou alors c'était pour faire du lait *(Plouïe)*
- **Vankin ket** : Je n'y manquerai pas ; **Ah ! Vankin ket !** : Ah ! Je n'y manquerai pas ! *(Skrigneg)*

**MANN** [mɑ̃n] : [***mann*** 1530] ad. ; Rien

**Heñ ouïe ket mann…** : Il ne savait rien… *(Speied)* ; **Ma mann d'ober (ne)med krigiñ ferm** : Je n'avais rien d'autre à faire que de bien crocher *(Poullaouen)* ; **Oh ! Lesk (a)nê, ar re-he ree mann** : Oh ! Laisse-les, ils ne faisaient rien *(Landelo)*

- **A vann da vann / 'H a merenn da goan** : À force de ne rien faire on finit par prendre beaucoup de retard (mot à mot : De rien à rien / Le quatre heures devient souper *(Plouïe)*
- **Evel mann e-bed** : Comme un rien ; **Ha karotes vije hadet mesk ar betrabes ! Mesk ar betrabes teuont 'vel mann e-bed ! Ahe vije rar gwel 'nê mankoud !** : Et on semait les carottes parmi les betteraves ! Parmi les betteraves ils viennent comme un rien ! Là il était rare de les voir manquer ! *(Skrigneg)*
- **Mann-all e-bed nemed / Mann-ell e-bed nemed** : Rien d'autre que ; **Med ma dad zo bet pad e bu(he), houlle ket mann-ell e-bed 'med ur gwele-klos** : Mais mon père fut toute sa vie, il ne voulait rien d'autre qu'un lit clos *(Ponvel)*
- **Mann e-bed** : Rien du tout / Quoi que ce soit ; **Ar re-gozh gomprenent mann e-bed** : Les anciens ne comprenaient rien du tout *(Berrien)* ; **Aboe meus ket saout na mann e-bed** : Depuis je n'ai ni vache ni quoi que ce soit *(Plouïe)* ; **Me lar dit la peus mann e-bed d'ober** : Je peux vous dire que vous n'avez rien à faire *(An Uhelgoat)* ; **Oa mann e-bed d'o(be)r !** : Il n'y avait rien à faire ! *(Poullaouen)* ; **Med mann e-bed ma dad ! An traou zo mad toud !** : Mais rien mon père ! Tout va bien ! *(Sant-Hern)* ; **Oh ya ! Med ba bremañ n'eus mann e-bed dê** : Oh oui ! Mais de nos jours ils n'ont rien pour eux *(Pluskelleg)* ; **Hezh so e'o re gozh, n'é ket kap d'o(be)r mann e-bed** : Il est devenu trop vieux, il n'est plus capable de rien faire *(Karais)* ; **Oh ma ! Vïe ket mann grav (e-)bed hañ !** : Oh ma ! Il n'y avait rien de grave hein ! *(Poullaouen) ;* **Neuhe petra rin bremañ neuhe ?! Mann e-bed (ne)med hadkomañs** : Qu'est-ce que je vais faire alors moi maintenant ? Rien si ce n'est recommencer *(Landelo)* ; **Ase ouïon ket mann e-bed !** : Là je ne sais rien du tout ! *(Ponvel)* ; **Pad ar bresel oa ket bal, oa mann e-bed kin** : Il n'y avait pas de bal pendant la guerre, il n'y avait plus rien *(Plourac'h)* ; **Ar bern plous nije ket bet mann e-bed** : Le tas de paille n'aurait rien eu *(Speied)* ; **Ree ket, hemañ ree mann e-bed !** : Non, il ne faisait rien ! *(Lokmarïa)* ; **N'eus mann e-bed da zïouered** : Il n'y a rien dont on peut se passer *(Poullaouen)* ; **Ase n'eus ket mann vad (e-)bed, na yec'hed na fresk** : Là il n'y a rien de bon, ni de santé ni de frais *(Kleden)* ; **Me(d) daon ! Ar re-he, koulz ha me, na oagn mann e-bed 'è !** : Mais dam ! Ceux-là, tout comme moi, n'étaient rien non-plus ! *(Skrigneg)* ; **Me 'h a d'o(be)r un toull ba'h ar jerdrin ga ma fal hag a'h a da blantañ 'naoñ ahe, den e-bed ouïo mann e-bed, den e-bed 'h ey da glask !** : Je vais faire un trou dans le jardin avec ma pelle et je vais l'enterrer là, personne ne saura rien, personne n'ira chercher ! *(Skrigneg)* ; **N'é ket mann sur e-bed, mann parfed e-bed na vé kime klask troiou ha distroiou ha n'ounn ket petra** : Il n'est sur de rien, rien n'est jamais parfait il ne fait que des tours et des détours et je ne sais quoi *(Plouïe)* ; **Mann dispar (e-)bed !** : Rien d'exceptionnel ! *(Kergloff)* ; **Oa ket moien dé gaoud mann vad (e-)bed !** : On ne pouvait rien avoir de bon ! *(Kleden)*
- **Pass 'n-om gaoud d'ober mann e-bed** : Ne rien faire de sa vie ; **Ur seures na laret din un devezh, beñ dale k(et) ar boan diskiñ mann e-bed din pugur mi (e)n-om gachen ket d'o(be)r mann e-bed sur !** : Une bonne sœur me dit un jour, ben que ça ne valait pas la peine de m'apprendre quoi que ce soit puisque je ne ferais jamais rien de ma vie pour sûr ! *(Kallag)*
- **Pass ober mann e-bed en-eñwn** : Ne rien faire de concret ; **Hezh zo trikamardañ traou 'hond amañ d'ober un dra ha 'hond d'ober un dra-all, ha vé ket gwraet mann e-bed en-eñwn** : Il ne fait que bricoler en allant par ici faire des choses, et par là faire autre chose, et il ne fait rien de concret *(Plouïe)*

**MAÑSONAD** [mɑ̃'sɔ̃:nəd-t] : [***mançzounat*** 1732] vb. ; Maçonner (cf. **MASSONAD**)

**Ur veunteun vraw ha mañson(et) en-dro dèi, men-dailh** : Une belle fontaine maçonnée tout autour, de la pierre de taille *(Plonee)*

**MAÑSONER** [mɑ̃'sɔ̃:nər] : [***mançzonner*** 1732] n.m. ; Maçon (cf. **MASSONER**)

**Ar men-se ree matrehe pemzeg santimetr peu-prè tewdes, an dra-he v(o)a gwraet ga'r mañsoner** : Cette pierre-là faisait peut-être quinze centimètres à peu près d'épaisseur, c'était fait par un maçon *(Pleiben)* ; **Voa daw klask ar vañsonerien, pe an disac'her-nor d'ober war ar c'hrow lec'h voant** : Il fallut aller chercher les maçons, ou-bien le serrurier pour s'activer sur la crèche où ils étaient *(Plonee)* ; **'H o(be)r ur voutik neus bet rôet labour d'ar re-all : D'an antreprisou ha d'ar vañsonerien ! Ha d'an elektrissianed !** : Faire une exploitation a donné du travail aux autres : Aux entreprises et aux maçons ! Et aux électriciens ! *(Lannedern)*

**MANTELL** ['mɑ̃ntəl] ['mɑ̃:təl] : [***mantell*** 1499] n.f. ; Manteau

**Ar vantell oa gantoñ, ur vantell marc'hadour-saout oa gantoñ war e gein oa 'e : Un' hir ha' ruse an douar kasimant ha vije dislivet ha dishéñvel-toud, leun a doullou** : Le manteau qu'il portait, il portait aussi un manteau de marchand de vaches : Un long qui traînait quasiment parterre, qui était délavé et complètement différent, plein de trous *(An Uhelgoat)* ; **Ur vantell vraw oa gantoñ** : Il avait un beau manteau *(Berrien)* ; **Ur vantell**

**oa ga'r serpan hañw na fouilhet (a)nèoñ, ka(v)et an alc'h(w)o barzh** : Le serpent avait un manteau, il le fouilla et y trouva une clef *(Landelo)* ; **Kichenn mantell ar chiminal, ur gowidell beb tu** : À côté du manteau de cheminée, une petite cage de chaque côté *(Poullaouen)*

**MANTELL-LE** ['mɑ̃ntə'l(e/è).] : [***manteled*** 1951] n.f. ; Mantelet (longue cape de deuil noire à capuche)

**Hag an heñi glésse 'néñ da vadeio, vise ur vantell-le ganti** : Et celle qui venait le chercher pour se faire baptiser portait un mantelet *(Lokarn)* ; **Ar vantell-le, an dra-he n'eus ket pell-zo é aet-kuit, me meus choñj pa oa marw mamm-gozh, mamm na lak(et) hi mantell-le !** : Le mantelet, ça ne fait pas longtemps que ça a disparu, je me rappelle lorsque ma grand-mère mourut, ma mère mit son mantelet ! *(Skrigneg)*

**MANTRAÑ** ['mɑ̃ntrə] : [***mantra*** 1659] vb. ; Navrer / Consterner

- **Chom mantret-par** : Rester fixé et consterné ; **Oa chomet-eñ mantret-par war ar re-he !** : Il était resté fixé et consterné sur eux ! *(An Uhelgoat)*
- **Mil-mantret** : Complètement consterné (-e) ; **Me oa chomet mil-mantret pé ma gwelet (a)nèi pé oa deut en-dro** : J'étais resté complètement consterné lorsque je l'avais vue quand elle revint *(An Uhelgoat)*

**MAOUT** [mowd-t] : [gaul. ***molton*** ; vx. br. ***molt*** ; ***moult*** 1420 ; ***maout*** 1521] n.m. (pl. **-ou** ['mowtu]) ; Bélier / Champion / Billot de bois servant à ficher l'enclumette

**Dow vaout 'h (e)n-om dourtañ** : Deux béliers se heurtant *(Poullaouen)* ; **Goull ur maout, goull un dañvad hag ur maout, pe un davades, forz pe-sort ha diskroc'hen (a)nèi !** : Demande un bélier, demande un mouton et un bélier, ou une brebis, peu importe et dépiaute-la ! *(Plonee)* ; **Émile oa ur maout ! Koulz ba'r gavotenn, ba'r c'han, ba'r gourin...** : Émile était un champion ! Autant pour la gavotte que le chant, la lutte... *(Plourac'h)* ; **Ha 'h ee-hi ga ur *profil* ha 'n-or mond tewoc'h trema an traoñ, med pass brassoc'h 'vid gis-se 'è, war un tr(o)ad ha fiksèh (a)nèi goud(e)-se war ur mell tamm koat, ur maout vise gwraet doc'h hezh ha vis(e) plantet barzh ferm wa'n douar kal(ed) neu'n ! 'H eeh dé ramp(añ) war'naoñ ha tak-ha-tak-ha-tak-ha-tak... 'Vel ur *chef d'orchestre* !** : Elle allait dans un profil et en grossissant jusqu'en bas, mais pas plus grand que comme ça non-plus, sur un manche et vous la fixiez ensuite sur un énorme bout de bois, on appelait ça un billot et on y enfonçait alors fermement sur le sol dur ! Vous alliez les jambes écartées dessus et tac-a-tac-a-tak-a-tac-a-tac... Comme un chef d'orchestre ! *(Kleden)*

- **Aet ar maout gantoñ** : Il a gagné

**MAOUT-PRESSOUER / MAOUT** [mowtprɛ'suwər] [mowtprɛ'suːr] [mowd-t] : [***maout-presouer*** 1910] n.m. ; Sommier de pressoir (mouton)

**Me(d) izhpenn 'vi(d) meurb vé gwraet, kaosêt meus doc'h doc'h ar maout-pressouer** : Mais on n'en fait pas que des meubles, je vous ai parlé du sommier de pressoir *(Kleden)* ; **Hem(añ), papred, vise gwraet ar maout (a)naoñ, ur pezh koat bras tew vise-heñw** : Lui, tout du moins, on l'appelait le mouton, c'était une grande et grosse pièce de bois *(Kareis)* ; **Hezh é ar maout hag ar viñs hag an dra-m(añ) oa an daol, ba-lec'h vise lak(et) ar markou** : C'est le mouton et la vis et ceci est la maie, là où mettait le marc *(Kareis)*

**MARAILHAD** [ma'raʎəd-t] : vb. ; Bâiller (cf. **BARAILHAD**)

**MARCH** [marʃ] : [***march*** 1633] n.m. (pl. **-ou** ['marʃu]) ; Marche

**Naw-c'hant-n(a)onteg-ha-pe(va)r-ugent miliön march 'benn mond d'ar barados ! Ha neuhe vé ket gwraet (ne)med un' bemde** : Neuf-cent-quatre-vingt-dix-neuf millions de marches pour aller au paradis ! Et alors on n'en fait qu'une par jour *(Plouïe)*

- **Lakad *udb.* d'ond in march** : Mettre *qqchose* en marche ; **An akuiou zo 'vel zo bet war otoiou amañ 'è da lak an trakteur d'ond in march** : Les accus sont comme ce qu'il y a eu sur les autos ici aussi pour la mettre le tracteur en marche *(Skrigneg)*
- **Mond da varch** : Fonctionner ; **Mond a ra da varch ?** : Ça fonctionne ? *(Skrigneg)*

**MARCHAÑ** ['marʃə] : [***marchiff*** 1650] vb. ; Marcher (fonctionner)

✗ *syn.* : ***mond en-dro***

**Be oa kalz sistemou-all 'è, n'ounn ket (ha)g-eñ an dra varcheè toud 'è...** : Il y avait beaucoup d'autres procédés, je ne sais pas non-plus si tout ça fonctionnait *(Laz)* ; **Ma vé gwraet aferiou, zo un aferiou ha' varch ha' lak tud da labour(a)d ! Rà un tamm buhe d'ar vro !** : Si on fait des affaires, ce sont des affaires qui marchent et qui font travailler des gens ! Qui donnent un peu de vie au pays ! *(Lannedern)*

**MARCHOSSER / MARSOSSER** [mar'ʃosər] [mar'sosər] : n.m. ; Lad (garçon d'écurie chargé de la garde et du soin des chevaux de course)

**Amañ zo ur gambr hag leun a owr toud, an heñi-all zo leun a arc'hant ha'n heñi-all é heñi ar marsosser** : Il y a ici une chambre remplie d'or, l'autre est remplie d'argent et l'autre et celle du lad *(Landelo)*

**MARCHOSSI / MARSOSSI** [mar'ʃosi] [mar'sosi] : [***marchaucy*** 1499] n.m. (pl. **marchossïou** [marʃo'siju]) ; Haras (cf. **KROW-KESEG** *écurie*)

**Hemañ é bet ar làer en e varchossi** : Le voleur est allé dans son haras *(An Uhelgoat)* ; **Nann, chom ba'r marchossi ! Pass mond maes, heñ !** : Non, reste dans le haras ! Ne va pas dehors hein ! *(Plonee)*

**MARC'H** [marx-h] : [vx. br. ***march***] n.m. ; Cheval (étalon)

**Ur marc'h born oa gantoñ** : Il avait un cheval borgne *(Poullaouen)* ; **Aet zo ga'r làer ur marc'h bras ha lard** : Le voleur a dérobé un cheval grand et gras *(An Uhelgoat)* ; **Mignoc'h dal e hern (e)vid ar marc'h** : Ses fers valent plus que le cheval *(An Uhelgoat)* ; **Spahet é ar marc'h hag an eubeul** : Le cheval et le poulain sont castrés *(Plouïe)* ; **(A-)benn-neuhe voa marc'h e-bed kin, ar marc'h voa disparisset** : Pour-lors il n'y avait plus de cheval, le cheval avait disparu *(Plonee)* ; **Ar marc'h (e)mañ ket ba'r c'hrow** : Le cheval n'est plus dans l'écurie *(Plonee)* ; **Be (e)ma da varc'h ahe ?** : Ton cheval est là ? *(Plonee)* ; **Tennet ho marc'h maes** : Sortez vos chevaux *(Plonee)* ; **Hag ar mevel kul e varc'h, tenn (a)nèoñ maes** : Et le valet recule son cheval, le sort *(Plonee)* ; **Ha ma ket distaget ar c'herseg diwar ar c'harr na mann e-bed (aha)naon** : Et je n'avais pas détaché le cheval de la charrette ni rien *(Speied)* ; **Kàer na chech war brid e varc'h, hemañ vouje ket** : Il avait beau tirer sur la bride de son cheval, il ne bougeait pas *(Plonee)* ; **Ur marc'h voa un' vïe spahet** : Un « marc'h » c'était celui qui était castré *(Pleiben)* ; **Ur marc'h oa koueet ba'r stêr** : Un cheval était tombé dans la rivière *(Kleden)* ; **Ha war-gein ar marc'h** : Et à dos du cheval *(Plonee)* ; **Pa vijes 'treiñ-dou(a)r vij(e)s ket war-gein ar marc'h, na pa vijer 'freched** : Pour aller et venir au champ, tu allais souvent à dos de cheval, mais tu n'étais pas sur le dos du cheval lorsque tu labourais, ni lorsqu'on hersait *(Skrigneg)* ; **Bremañ weles ket penn-dreñw ur marc'h ga o lost ! Hudur é da wel(e)d !** : De nos jours tu ne vois pas l'arrière-train d'un cheval à cause de leur queue ! Ça fait peine à voire ! *(Skrigneg)* ; **Hezh vise laket ar brid d'ar marc'h (iv)e, ar c'holier ha goud(e)-se neu'n vïe lak(et) ar sternajou bras neu'n, ar bass** : On mettait la bride au cheval également, le collier et ensuite on mettait les grands harnais donc, la sellette d'attelage *(Kleden)* ; **Deus (a-)benn (ar)c'hoazh ga'r marc'h bihen du ne(ve) ha c'hwi 'h ey d'ar c'hours** : Viens demain avec le petit cheval noir nouveau et tu iras à la course *(Landelo)* ; **Hag ar vatezh, ar verc'h lare dèoñ d'ond d'o(be)r ar c'hours ga he marc'h-tu, med n'ee ket !** : Et la domestique, la fille lui dit de venir faire la course avec son cheval noir, mais il n'alla pas ! *(Landelo)* ; **Gad he marc'h hinkane** : Avec son cheval qui pioche *(An Uhelgoat)* ; **Ahe vise-heñw kreñw (e)vel ur marc'h** : Là il était fort comme un cheval *(Kleden)* ; **Dé ziwall da pass kaoud heubeulien re vrass na re kosto dé zond war an douar, ba-lec'h gwech-ell, eh beñ ar marc'h 'h ee wa'r gaseg ha choukè un' dèi hag e oa ket rass (e-)bed na foutr na *rien*** : Pour empêcher que des poulains trop balèzes et trop costauds ne naissent, alors qu'autrefois, eh bien le cheval allait sur la jument et lui en foutait un qui n'était d'aucune race, que dalle *(Kleden)*

- **Dond traoñ diwar ur marc'h** : Descendre d'un cheval ; **Deus traoñ dewar da varc'h !** : Descends de ton cheval ! *(Plonee)*
- **Fouet e varc'h** : À fond la caisse ; **Bremañ ma'hat ne oa ket selled ma ree : Fouet e varc'h ha yô !** : Il est probable que maintenant il ne restait pas regarder : À fond la caisse et c'est parti ! *(Berrien)*
- **Kaoud ur bugel diwar marc'h (ar gou(a)rnamant / ma yontr)** : Avoir un enfant sans être marié (mot-à-mot : à partir du cheval (du gouvernement / de mon oncle) ; **Houm(añ) na bet un' dewar marc'h ma yontr !** : Elle en avait eu un sans être mariée ! *(Plouïe)*
- **Marc'h-Boyard** : Cheval Bayard ; **Ha heñ voa ar marc'h boyard, *le cheval bayard sans peur et sans reproche*** : C'était le cheval Bayard, sans peur et sans reproche *(Plonee)*
- **Marc'h-kampagn** : Cheval de campagne ; **Ar c'herseg 'labour(ad) wa'r maes ah(e) gis-s(e) hag ar re-s(e) vis(e) kass(e)t wechou, ar gaseg d'ar marc'h, memes-mod, un tamm marc'h-kampagn ha' ràe ur mell heubeul doc'h** : On envoyait parfois les chevaux qui travaillaient là à la campagne, la jument au cheval, pareillement, une sorte de cheval de campagne qui vous donnait un gros poulain *(Kleden)*
- **Marc'h-labour** : Bourreau de travail *(Plouïe)*
- **Marc'h-lowig** : Vieux tacot ; **Sonnet é ar skaon da'm marc'h-lowig** : Le dossier du siège de mon vieux tacot redressé *(Ar Fouillez)*
- **Marc'h-plous** : Cheval de paille ; **Pad an amzer-se hemañ na gwraet ur marc'h-plous** : Pendant ce temps-là il avait confectionné un cheval de paille *(Plonee)*

**MARC'H-AMBILH** [marh'ɑ̃mbiʎ] : [***marc'h ambilh*** 1732] n.m. ; Cheval de tête

**Hezh é ar marc'h-ambilh** : C'est le cheval de tête *(Poullaouen)*

**MARC'H-ANTIER** [marh'ɑ̃ntjər] : [***marc'h antier*** 1920] n.m. : Étalon / Cheval non castré

**MARC'H-DU** [marx'ty] : [***marc'h du*** 1903] n.m. ; Locomotive / Machine à vapeur

**Staget dreñw ar marc'h-du** : Attachés derrière la locomotive *(Pleiben)* ; **Ar marc'h-du oa deut da zornañ ha oa ket gouest da wentañ (a)nèoñ, oa daw lesk anaoñ da goueo war ar leur, toud da goueo, pugur oa re sec'h** : On avait amené la machine à vapeur pour le battre, mais il n'arrivait pas à le vanner, il fallait le laisser tomber sur le sol, tout tomber, puisqu'il était sec *(Berrien)*

**MARC'H-GOVELED / MARC'H-GOELED** [marx'gweːləd-t] : n.m. ; Billot de bois servant à ficher l'enclumette

**Am(añ) vé go(v)el(et) war ur marc'h-goeled, un tamm koat, c'hwi blante an anneñ barzh** : Ici on bat sur un billot de bois, un bout de bois, vous plantiez l'enclumette dedans *(Laz)*

**MARC'H-KARR** [marx'ka.r] : [***marc'h-karr*** 1879] : n.m. ; Chambrière (béquille de charrette & trépied de charron)

✗ *syn.* : ***dalc'h-karr, treber-karr*** ; & *cf.* : ***kabow***

**E vrec'hiou oa war ur marc'h-karr** : Ses brancards étaient sur une chambrière *(An Uhelgoat)*

**MARC'H-LIMON** [marh'liːmɔ̃n] : [***marc'h-limon*** 1877] n.m. ; Limonier

**Ur marc'h-limon meus bet dalc'h-mad kasimant** : J'ai eu quasiment constamment un limonier *(Skrigneg)* ; **Ar marc'h-limon a vije laket ba'h ar brec'hiou deuh ar c'harr** : On plaçait le limonier dans les brancards de la charrette *(Skrigneg)* ; **Hag ar marc'h-limon neu'n ba'r c'harr, hezh neu'n ? Ha ! Hezh, heñw oa limonier !** : Et donc le limonier dans la charrette, lui alors ? Ah ! C'était le limonier ! *(Kleden)* ; **« Ar marc'h-limon » vé gwraet da'nê, me(d) oa ket ur marc'h 'nèi, pugur oa-hi ur gaseg** : On les appelle « le limonier », mais ce n'était pas un cheval, puisque c'était une jument *(Speied)* ; **Hezh na prenet un' ma'hat ba Kareis ur wech, ur marc'h tri bla, ur marc'h-limon neu'n, un' mad !** : Il en avait probablement acheté un à Carhaix une fois, un cheval de trois ans, donc un limonier, un bon ! *(Poullaouen)*

**MARC'HAD** ['marhad-t] : [vx. br. ***marchat***] n.m. (pl. **marc'hajou** [mar'hɑ:ʒu]) ; Marché

**Bremañ n'eus ket foariou kin, bremañ n'eus kimed marc'had** : Il n'y a maintenant plus de foire, il n'y a plus que des marchés *(An Uhelgoat)*

- **Dre varc'had** : À la tâche ; **Med me zo bet 'h o(be)r an dra-(ho)nt dre varc'h(a)d 'e, dé lakad avalouar ba kleietou ba departamant *l'Eure*** : Mais je suis aussi allé faire ça à la tâche, pour mettre des pommes de terre dans des clayettes dans le département de l'Eure *(Speied)*
- **War ar marc'had** : Par-dessus le marché ; **Hag un taol ru war ar marc'had** : Et une ruade par-dessus le marché *(Ar Fouillez)* ; **Ha on aet d'o(be)r patates kig-sall war ar marc'had c'hoazh, hiro !** : Et je suis allé faire des patates au lard par-dessus le marcher, aujourd'hui ! *(Kleden)*

**MARC'HAD-MAD** [marha'mɑ:d-t] : [***a varc'had mad*** 1732] ad. ; Bon marché

**Sivi mad ! Sivi douss, sivi marc'had-mad !** : De bonnes fraises ! Des fraises douces, des fraises bon marché *(Ar Fouilhez)*

- **Marc'hadmatoc'h / Gwelloc'h marc'had** : Moins cher / Meilleur marché ; **Me ga(v)e din oa marc'hadmatoc'h !** : Je croyais que c'était meilleur marché ! *(Plonee)* ; **Ha gwelloc'h marc'had a oa, houzoh walc'h** : Et c'était meilleur marché, vous savez bien *(Skrigneg)* ; **Goude-se vije daw da roiñ anê marc'hadmatoc'h** : Ensuite il fallait les donner pour moins cher *(Plouïe)* ; **Ha heñ na prenet 'naoñ neuhen gwelloc'h marc'had 'vi(d) a nije gwraet ar vamm-gozh !** : Et il l'avait alors achetée (la ferme) moins chère que ne l'aurait fait la grand-mère ! *(Skrigneg)* ; **Ya, justamant ! Beñ gwelloc'h marc'had é se zo sur, med boñ ! Matrehe oagn ket tre kenkoulz 'vel koat vije prenet ha red lared vije tretet d'ar mar(e)-se, añfeñ boñ ar re-m(añ)-all oa derc'het memes-tra 'è !** : Oui, justement ! Ben c'est meilleur marché, c'est sûr, mais bon ! Peut-être n'étaient-ils pas tout à fait de même valeur que le bois qu'on achetait, et il faut dire que c'était traité à cette époque, enfin bon on gardait les autres aussi tout de même ! *(Pluskelleg)*
- **Ober marc'had-mad** : Faire une bonne affaire ; **Marc'had-mad meus gwraet** : J'ai fait une bonne affaire *(Lokmarïa)*
- **Roiñ marc'hadmatoc'h deus udb** : Tirer un moins bon prix de *qqchose* ; **Med a-wechou vise red da reiñ kalz marc'hadmatoc'h deus ar loned** : Mais parfois on était obligé de tirer un moins bon prix des bêtes *(Plouïe)*

**MARC'HADOUR** [mar'hɑ:dur] : [***marhadour*** 1396] n.m. (pl. **-ien** [marha'durjən]) ; Marchand (de) / Vendeur (de)
**MARC'HADOURES** [marha'du:rəz-s] : n.f. (pl. **-ed** [marhadu're:zəd-t]) ; Marchande / Vendeur (de)

**Pegur vise gwraet ar gwin ga rêjin ha' gemeremp ga'r marc'hadour** : Puisque on faisait du vin à partir du raisin que l'on prenait du marchand *(Ar C'hastell-Ne)*

- **Marc'hadour-amann** : Marchand de beurre ; **Chann ha Yann oa o-dow marc'hadour-amann, richenn gwech-all** : Jeanne et Jean étaient tous deux vendeurs de beurre, conte d'autrefois *(Laz)* ; **Ar marc'hadour-amann bassee war ar maes gwech-all hag vïe gwerzhet an amann, gwerzhet ar vïou !** : Autrefois le marchand de beurre passait à la campagne et on vendait le beurre, on vendait les œufs ! *(Plonee)*
- **Marc'hadour-betoñ** : Marchand de béton ; **(A)daleg ar c'houlz-se dija oa marc'hadourien-betoñ gwraet ha-toud, tèeint ga'r c'hamïon ha vis(e) karget** : Déjà à partir de cette époque, il y avait des marchands de béton tout fait, ils venaient en camion et on chargeait *(Lokarn)*
- **Marc'hadour-bomboñiou** : Marchand de bonbon ; **Ar varc'hadoures-bomboñiou oa ene** : La marchande de bonbon y était *(An Uhelgoat)*
- **Marc'hadour-dilhad** : Marchand de vêtements ; **An heñi-all oa marc'hadour-dilhad** : L'autre était marchand de vêtements *(Landelo)* ; **Da eizh la neuhe voa-hi kasset neuhe d'ar bourk dé Gareis dé di ur marc'hadour-dilhad** : À huit ans, alors, elle fut donc envoyée au bourg, à Carhaix, chez un marchand de vêtements *(Plonee)*
- **Marc'hadour-dour** : Distributeur d'eau ; **Hezh zo ur marc'hadour-dour ha hezh a werzh dour** : C'est un distributeur d'eau, il vend l'eau *(Poullaouen)*
- **Marc'hadour-greun** : Grainetier ; **Oh nann ! Med ka(ve)t vis(e) had-lann ba-ti ar marc'hadourien-greun !** : Oh non ! Mais on trouvait des semences d'ajonc chez les grainetiers ! *(Kleden)*
- **Marc'hadour-ispissiri** : Épicier ; **Heñ teue deus Berrien, heñ oa marc'hadour-ispissiri !** : Il venait de Berrien, il était épicier ! *(Skrigneg)*
- **Marc'hadour-keseg** : Marchand de chevaux ; **Me oa klask mond da varc'hadour-keseg** : Je cherchais à devenir marchands de chevaux *(Plonee)* ; **Ar Leonarded oa kasimant toud walc'h 'è marc'hadourien-kerseg** : Les Léonards étaient presque tous vendeurs de chevaux *(Kergloff)*
- **Marc'hadour-koat** : Marchand de bois ; **Me laboure war ma gont 'vi(d) ur marc'hadour-koat ha 'vi(d) ar re nïe c'hoant d'ober, forz da biw a reemp, en-dro am(añ)** : Je travaillais à mon compte pour un marchand de bois et pour ceux qui voulaient, nous travaillions pour n'importe qui, autour d'ici *(An Uhelgoat)*
- **Marc'hadour-legumaj** : Marchand de légumes ; **Ur marc'hadour-legumaj a voa ene ha ganin hezh a gaosèe ar frañsè** : Il y avait là-bas un marchand de légumes et il me parlait français *(Ar C'hastell-Ne)*

- **Marc'hadour lïen** : Marchand de toile ; **Goûd a ouïe ar jeu, kar un tamm marc'hadoures lïen oa bet raog** : Elle connaissait bien l'affaire, car avant elle était une marchande de toile *(An Uhelgoat)*
- **Marc'hadour-loue** : Marchand de veaux ; **Lod-all oa marc'hadourien-loue** : Certains autres étaient des marchands de veaux *(An Uhelgoat)*
- **Marc'hadour-lousou** : Apothicaire ; **Ha digoueet ar marc'hadour-lousou gantoñ** : Il rencontra l'apothicaire *(An Uhelgoat)*
- **Marc'hadour-moc'h** : Marchand de cochons ; **Ur bern marc'hadourien-moc'h oa ba'r vro** : Il y avait un tas de marchands de cochons dans la région *(An Uhelgoat)* ; **Me zo aet da varc'hadour-moc'h** : Je suis devenu marchands de cochons *(Plonee)*
- **Marc'hadour moc'h bihen** : Marchand de pourceaux ; **Da gentañ toud oan komañset d'o(be)r marc'hadour moc'h bihen** : Au tout départ j'avais commencé à faire marchands de pourceaux *(Kolloreg)*
- **Marc'hadour-saout** : Marchand de vaches ; **Ur vantell marc'hadour-saout oa gantoñ war e gein** : Il portait un manteau de marchand de vaches *(An Uhelgoat)* ; **Hag ar marc'hadourien-saout c'hoazh gou(de)-se, wechou reklam arc'hant-ar-chañs, 'benn vé ar loned 'hond-kuit** : Et les marchands de vaches ensuite, parfois ils réclament la ristourne symbolique, lorsque les animaux partent *(Laz)*
- **Marc'hadour saout yowank** : Marchand de jeunes vaches ; **Hag pemzeg vla so neuhe oa marw ma gwreg hag a oan komañset d'ober (a)darr(e) marc'hadour saout yowank** : Et ça fait quinze ans que ma femme est morte, j'avais recommencé à faire marchand de jeunes vaches *(Kolloreg)*
- **Marc'hadour-sivi** : Marchand de fraises ; **Pa oan deut deuh ar skoul, kreis-toud war ar blassenn 'n eno oa ur marc'hadour-sivi** : Lorsque je revins de l'école, tout d'un coup sur la place s'y trouvait un marchand de fraises *(Ar Fouilhez)*

**MARC'HADOUREZH** [marha'duːrəz-s] : [***marchadourez*** 1499] n.f. ; Marchandise

**Pé na gwerzhet e varc'hadourezh** : Lorsqu'il vendit sa marchandise *(An Uhelgoat)* ; **Beked neuhe vije ket daw lak ar prijou war ar varc'hadourezh ba'r staliou** : Jusqu'alors il n'était pas nécessaire de mettre les prix sur la marchandise dans les étales *(An Uhelgoat)* ; **Med a-benn o(be)r ur labour vad so emm ur serten amzer ha ur serten marc'hadourezh** : Mais pour faire un bon travail, on a besoin d'un certain temps et d'une certaine marchandise *(Lokarn)*

**MARC'HATA** [mar'hata] : [***marchata*** 1499] vb. ; Marchander

**Dow zen o varc'hata** : Deux personnes marchandant *(An Uhelgoat)*

**MARE** ['mɑːr(e)] : [***maré*** 1633] n.m. (pl. **-ou** [ma're-u] **marïou** [ma'riju]) ; Époque / Temps

**Beñ d'ar mar(e)-se, ya !** : Ben à cette époque-là, oui ! *(Bolazeg)* ; **Med brem(añ) é ar mar(e)** : Mais c'est maintenant l'époque *(Plouïe)* ; **D'ar mar(e)-se vis(e) labour(e)t toud ga'r c'heseg** : À cette époque on travaillait tout avec des chevaux *(Kareis)* ; **Deg kwech neubeutoc'h zo bremañ evid oa d'ar mare-te** : Il y en a actuellement dix fois moins qu'à cette époque-là *(Plouïe)* ; **Be oa bet ur mare** : Il y eut une époque *(Plouïe)* ; **An dra-he oa d'ar mare oan yowank** : C'était à l'époque où j'étais jeune *(Plouïe)* ; **D'ar mare-se an dra-he oa kalz** : C'était beaucoup pour l'époque *(Plouïe)* ; **D'ar mare-se ar renk oa kalz** : À cette époque le rang avait de l'importance *(Plouïe)* ; **Be zo bet ur mare** : Il fut une époque *(Plouïe)* ; **(E)ma ket kin ba'r mare daoñ da ve ba'n e vrud** : Il n'est plus à l'époque de son apogée *(Plouïe)* ; **(A)zhpenn pemp kwech mïoc'h zo bremañ (e)vid ar mare** : Il y a au-delà de cinq fois plus maintenant qu'à l'époque *(Plouïe)* ; **Med un devezh teuy pé vo deut ar mare** : Un jour viendra quand ce sera le moment *(Plonee)* ; **Ha sete pé vise deut ar mare neuhe d'ober ar gwin** : Et donc lorsque venait alors l'époque de faire le vin *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Deut é ar mar(e) da c'hwénnad pitrabes** : Le temps est venu de sarcler les betteraves *(Lannedern)* ; **Oh ! Ar gwellañ mar(e) zo é matreh(e) 'vel 'tro mis-meurzh ahe** : Oh ! La meilleure époque c'est peut-être comme aux environs du mois de mars là *(Laz)* ; **Pé vise deut ar mar'-m(añ), oa divêtoc'h 'vi(d) an dra-m(añ) memes-tra** : Lorsque cette époque-ci arrivait, c'était quand-même plus tard que ça *(Brennilis)* ; **Ar melchen-ru neus keme(d) ur mar(e) 'naoñ, hezh oa mad pad ur mis pet(r)a !** : Le trèfle rouge n'a qu'une époque, il était bon pendant un mois quoi ! *(Kareis)* ; **D'ar marïou-se keid é bet ma bugale ganin-m(e) ba Kemper ba'r skoul, eh beñ me ree moc'h kalz** : C'était ces périodes-là pendant que j'avais mes enfants à l'école à Quimper, eh ben je faisais beaucoup de cochon *(Sant-Wazheg)* ; **Sete ur mare bennag neuhe, ar segneur lare dê** : Et donc alors à un moment donné, le seigneur leur dit *(Landelo)* ; **Med, neu'n d'ar marïou-te, ar vrejou, ar re-he na bisïed kreus** : Mais, alors à cette époque-là, les herses, elles avaient des doigts creux *(An Uhelgoat)* ; **Pé vïe e(rr)o ar mar(e) da hezh da zond** : Lorsque c'était son époque pour venir *(Lokmarïa)* ; **Ha i batroñ oa digouêt ur mar(e) benneket war-lerc'h ha ka(v)et e Dieñ-Boñ ga ar c'harr** : Et son patron arriva un certain moment après et il trouva son Tiens-Bon avec la charrette *(Kleden)* ; **D'ar marïou-te pé vije cheñchet person ba ur barres leske war un tamm paper petramed lare d'an heñi teue da ramplass (a)naoñ petra nije d'o(be)r** : À ces époques-là lorsqu'on changeait de recteur dans une paroisse il laissait un bout de papier ou bien il disait à celui qui venait le remplacer ce qu'il avait à faire *(An Uhelgoat)* ; **Ya, n'eus ket kement difer's etre an dud kin 'vel oa d'ar mare-mañ** : Oui, il n'y a pas autant de différence entre les gens qu'il n'y avait à cette époque *(Kergloff)* ; **Pé vise e(rr)o ur serten mar(e) é e(rr)o komañs da bounnerraad ga he loue ha vïe dilaezhet, vise red dihan da hoer(o) anèi** : Lorsqu'on arrivait à une certaine époque, la vache commence à d'alourdir à cause de son veau, on lui faisait passer son lait, il fallait arrêter de la traire *(Ponvel)* ; **Dac'h kêr amañ oa bet aet kalz d'an Amerik d'ar marïou-se** : Beaucoup sont partis du village ici en Amérique à ces époques-là *(Sant-Wazheg)* ; **Ya, ba'r mar(e)-te oa ket kalz plous** : Oui, à cette époque il n'y avait pas beaucoup de paille *(Karnod)* ; **Oh ya 'ha ! Oh ya ! D'ar mar(e) oa nin, nin haloupe heñ ! Petram renkemp chom ba'r gêr !** : Oh oui ma foi ! Oh oui ! À notre époque nous courions hein ! Sinon nous devions rester à la maison ! *(Plonee)* ; **Neus mar(e) (e-)bed da gomañs na d'echüiñ ! Ordremmes (e-)bed ! Oar ket tu (e-)bed deus nitra !** : Il n'a aucun temps pour commencer ni pour finir ! Il ne sait pas s'y prendre ! Il ne sait s'y prendre avec rien ! *(Plonee)* ; **Ba Ponvel ah(e), meus joñj, vis(e) un', d'ar mar(e)**

**oan yowank, hag a tàè pé vis(e) lar(e)t daoñ d'o(be)r !** : Là à Plonévézel, je me rappelle, y avait une personne, à l'époque quand j'étais jeune, qui venait et on lui disait de faire ! *(Kareis)* ; **As(e) (e)moump 'ta 'h o(be)r goap un tamm bihen deus ar mar(e) pet(r)a ! Me(d) an dud oa prop walc'h memes-tra d'ar mar(e)-t(e)** : Tiens ! Là nous sommes un petit peu en train de nous moquer de l'époque quoi ! Mais les gens étaient quand-même assez propres à cette époque-là *(Kareis)*

- **Ba'r mare** : Dans les temps / À temps ; **Faot a ree din ober ar labour ba'r mare dalc'h-mad** : Il fallait toujours que je fasse mon travail dans les temps *(Plouïe)* ; **Teuin ket (a-)benn d'ober anaoñ ba'r mare** : Je n'arriverai pas à le faire dans les temps *(Plouïe)* ; **Matre'n mé grefoñiou oagn ket troc'h(et) ba'r mar(e) mad, un dra m(e)nnek(e)t** : Peut-être mes greffons n'étaient-ils pas coupés à la bonne époque, quelque chose comme ça *(Kleden)*
- **Ba'r mareou-hont da 'r bla** : Dans ces périodes-ci de l'année ; **Set' an dra-m(añ) zigouee ba'r mareou-hont da 'r bla pé vis(e) had(et) an ed ha pé visemp é timinüiñ ar labour mod-all sè !** : Ça arrivait donc dans ces périodes-ci de l'année lorsqu'on semait les céréales et donc qu'on diminuait le travail autrement ! *(Speied)*
- **Ba'r mar(e)-m(añ) (deus ar bla)** : À cette époque (de l'année) ; **Oh, med ba'r mar(e)-mañ vïe 'hat !** : Oh, mais c'était à cette époque-ci ma foi ! *(Sant-Nigouden)* ; **An dra-s(e) oa ba'r mar(e)-m(añ) deus ar bla** : C'est à cette époque de l'année *(Kleden)*
- **Be ba'r mare ga udb** : Être à jour dans *qqchose* ; **Ba'r mare (e)moun ga ma labour** : Je suis à jour dans mon travail *(Plouïe)*
- **Beb ar mare** : De temps à autres ; **Hag bep ar mar'** : Et de temps à autres *(Plouïe)* ; **Med bep ar mar' teu da wel i vamm, a-greis-toud** : De temps à autres il vient voir sa mère, subitement *(Plouïe)* ; **Me ra ur bern soubenn-legumaj, ur wech beb ar mar' ran ur soubenn ga *pot-au-feu*** : Je fais énormément de soupes aux légumes, une fois de temps à autres je fais une soupe au pot-au-feu *(Ponvel)* ; **Sell 'ta, ahe zo ur raiedenn ha' ziskenn deus an nec'h ha ra ur lamp d'an traoñ ha bep ar mar'** : Regarde ça, il y a là un rat qui descend du haut et qui fait un bond vers le bas, de temps à autre *(Plouïe)* ; **An tad ree un tamm flac'had din beb ar mar'** : Le père me donnait une petite gifle de temps à autres *(An Uhelgoat)* ; **Ha bep ar mar' 'h ee Jeanne dé wel(e)d Louï ha vïe esplik(et) dei toud (a)darr(e)** : Et de temps à autres Jeanne venait voir Louis et tout lui était à nouveau expliqué *(Kleden)* ; **Ar reñ-s(e) vis(e) lak(et) an eil ba egile ha vis(e) en-dro ha vise lak(et) ar reionou neu'n ba un' beb ar mar'** : On les mettait l'un dans l'autre et ils étaient autours, puis on mettait alors les rayons dans un de temps à autres *(Kareis)* ; **Me(d) n'ounn ket pet(r)a oa, ur galedenn vij(e) gwraet deuh an dra-he ha' vije troc'het beb ar mar' dê ha neuhe vije aes dê !** : Mais je ne sais pas ce que c'était, on appelait ça un cor qu'on leur coupait une fois le temps, c'était alors facile pour eux ! *(Skrigneg)* ; **Beb ar mar' reeh machinou mo(d)-s(e) d'an dour d'ond-maes hag an dra-se hwlebè toud ar re oa war ar prad** : De temps à autres vous faisiez des machins comme ça pour que l'eau sorte et ça mouillait tous ceux qui étaient sur le pré *(Kareis)*
- **Dre-vare** [dre'vɑːr] : Par moments ; **Ur lo(u)e dre-var' vise gwerzhet hag ur pi-moc'h dre-var', ahe oa toud !** : On vendait par moments un veau et par moments un cochon, voilà tout ! *(Lannedern)* ; **Ar baotred vïe c'hoa(r)i ar c'hartou ha eviñ chist(r) ha ur banne-gwin dre-var' vis(e) 'e** : Les gars jouaient aux cartes et buvaient du cidre, il y avait aussi par moments un verre de vin *(Lannedern)*
- **En-dro d'ar mare-se** : Vers cette époque(-là) ; **'N-dro d'ar mar'-s' vïe ket gwraet an dra-he, nann !** : Vers cette époque on ne faisait pas ça, non ! *(Plonee)*
- **Evid ar mare** : À l'époque ; **Med ga'r *régime sec* nin noa toud an traou 'vid ar mare** : Mais malgré la prohibition nous avions tout à l'époque *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Me(d) pet(r)a zo bet 'vi' ar mar' zo ahe 'benn (e)maint barzh Skrigneg ?** : Mais qu'y a-t-il eu à ce moment pour qu'ils (gendarmes) soient à Scrignac ? *(Skrigneg)*
- **Mare bennaket** : À un moment ou l'autre ; **Digoueo a ray, mare mennaket** : Il arrivera, à un moment ou l'autre *(Plouïe)* ; **Degoueet war e horr(e), mare m(e)nneg** : Il lui est tombé dessus, à un moment ou l'autre *(Laz)*
- **Pad ur mare** : Pendant un temps ; **Hag pa oa-ñw, pad ur mare, digentañ drôe mad walc'h an traou** : Et lorsqu'il était, pendant un temps, au départ ça tournait assez bien *(Ar Fouillez)*
- **Ur mare bennaket** : À un moment donné ; **Ur mar(e) bennaket oagn komañs(e)t 'è, me(d) beb pla vije red netaad 'nê !** : On les commençait également à un moment donné, mais il fallait les curer chaque année ! *(Skrigneg)*
- **Ur wech tre var(e)** [ɔr veʃ tre 'vɑːr] (sandhi cf. **dre**) : Une fois le temps ; **Ur wech tre var' a sellen war ma lerc'h** : Je regardais une fois le temps derrière moi *(Berrien)* ; **Oh, vije ket re alïes 'ha, ur wech tre var'** : Oh ma foi ce n'était pas trop souvent, une fois le temps *(Plouïe)*

**MARELLAÑ** [ma'rɛlə] : [***marella*** 1659] vb. ; Bigarrer / Marqueter

**Pichar-marellet neuhe oa ur gaseg ha oa hanter gwenn ha hanter du** : Aubère bigarré alors c'était une jument qui était moitié blanche et moitié noire *(Lokmarïa)*

**MARICHAL** [ma'riʃəl] : [***marechal*** 1396] n.m. (pl. **-ed** [mari'ʃɑːləd-t]) ; Maréchal-ferrant

**Mouded-kign vise troc'het, med ar mouded-kign 'h ee ga'r varichaled, toud ga'r varichaled** : On coupait des mottes d'écobuage, mais les maréchaux-ferrants emportaient toutes les mottes d'écobuage, tout par les maréchaux-ferrants *(Brennilis)* ; **Ar sparl oa koat ya hag ar marichal ree ar pennou evid lak ar chadennou** : Le palonnier était en bois oui et le maréchal-ferrant faisait les bouts pour y mettre les chaînes *(Plonee)* ; **Damai meus klêt trous ur morzhol ahe his-se, ahe so ur marichal, (e)ma ket pell sur a-walc'h** : Tout à l'heure j'ai entendu le bruit d'un marteau là comme ça, là y a un maréchal-ferrant, il n'est sûrement pas loin *(Skrigneg)* ; **Ma vïe klêt ur marichal kozh bennaket amañ, matreh(e) larefe doc'h pet(r)a vé lar(et) da 'n dra-he e brezhoneg** : Si on avait entendu un vieux maréchal-ferrant ici, peut-être vous aurait-il dit ce qu'on dit de ça en breton *(Laz)* ; **Mi meus gwelet ur**

**marichal houarnañ ar rod, vïe laket ar rod war an dour ha vise tommet an hou(a)rn ga montig, keun(neud) ha to(wa)rc'h** [tɔ:rx-h] : J'ai vu un maréchal ferrant ferrer une roue, on mettait la roue sur l'eau, et on chauffait le fer avec des mottes, du combustible et de la tourbe *(Berrien)* ; **Ar marichal da reparo, ar marichal reñko ho pinet doc'h** : Le forgeron réparera, le forgeron vous arrangera votre binette *(Laz)* ; **Hag ar re vije o houarnañ, ar re-he ouïe kalz (a) draou, ar marichal** : Et ceux qui ferraient, ils savaient beaucoup de choses, le maréchal-ferrant *(Skrigneg)* ; **Ar mouded-kign vise ar varichaled 'kerc'hed 'nê deuh Plounevez vise tud, deuh a Leon, deuh partoud vise tud 'prenañ mouded-kign !** : Les maréchaux-ferrants cherchaient les mottes d'écobuage, il y avait des gens de Plonévez-du-Faou, du Léon, des gens de partout achetaient des mottes d'écobuage *(Brennilis)*

- **Kaoud ur sellou ki-marichal** : Avoir un regard impérieux (m-à-m. avoir un regard de chien de maréchal) ; **Heñ neus ur sellou** ['zɛ̀lu] **ki-marichal** : Il a un regard impérieux *(Plouïe)*

**MARK** [mark] : [***marc*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['marku]) ; (du) Marc (cf. **MASKL**)

**Hag alïes a c'hweent diwar ar markou-avalou !** : Et souvent ils gonflaient en consommant le marc de pommes ! *(Skrigneg)* ; **Hezh é ar maout hag ar viñs hag an dra-m(añ) oa an daol, ba-lec'h vise lak(et) ar markou** : C'est le mouton et la vis et ceci est la maie, là où mettait le marc *(Kareis)*

**MARKIS** ['mark(iz-s)] : [***marquis*** 1632] n.m. (pl. **markijen** [mar'ki:ʒən] **markichen** [mar'kiʃən]) ; Marquis

**C'hwi oar (a-)walc'h an dra-h(e) zo d'ar c'hont, d'ar markis pe d'ar ba(r)on !** : Vous savez bien que ça appartient au comte, au marquis ou au baron ! *(Sant-Wazheg)*

**MARLOWINAÑ** [marlo'wi:nə] : vb. ; Salir / Souiller

**Marlowinet é** : Il est tout sale *(Berrien)*

**MARMOUSS** ['marmus] : [***marmous*** 1632] n.m. (pl. **marmoujen** [mar'mu:ʒən] **marmouchen** [mar'muʃən]) ; Fripon / Gamin / Môme

**Ya, ar marmouchen !** : Oui, les fripons ! *(Skrigneg)* ; **Hezh so ur marmouss !** : C'est un fripon ! *(Skrigneg)* ; **Un tamm marmouss 'veldin-me 'hond da blantañ e vri barzh kontchou sirïus gis-se** : Un môme comme moi allant fourrer son nez dans des histoires sérieuses comme ça *(An Uhelgoat)* ; **Eh ! Ale marmouss ! Beañ sïoul ! Metramant damaig me a'h a da c'hweo da vri dit !** : Eh ! Allez fripon ! Sois calme ! Sinon tout à l'heure je vais te corriger ! *(Skrigneg)*

**MARR** [mɑ:r] : [***marr*** 1499] n.f. ; Écobue (grosse houe, cf. anc. fr. *marre*)

✗ *syn.* : ***drailh-hawr, trañch***

**Ga'r varr vise gwraet da zigentañ** : Au tout départ on utilisait l'écobue *(Berrien)* ; **Ya ga'r varr, med an dra-he oa mod-kozh** : Oui avec l'écobue, mais c'était à l'ancienne *(Berrien)* ; **Ur varr é an dra-he** : Ça c'est une écobue *(Berrien)* ; **Med ar mouded-kign oa troc'het ga ur varr** : Mais on coupait les mottes d'écobuage avec une écobue *(Brennilis)* ; **Hag ur varr neu'n oa ur machin da gign an douar** : Et une écobue, c'était alors une machine pour écobuer *(Ponvel)* ; **Med bet oa 'è treñchou, be feus bet gwelet re leden 'è c'hoazh : Ar varr vis(e) walc'h, ar varr oa un treñch rond !** : Mais il eut aussi des houes, tu as encore déjà vu des larges aussi : C'était bien l'écobue, l'écobue était une houe ronde ! *(Ponvel)*

**MARRAD / MARRIÑ** ['mɑ.rəd-t] ['mɑ.ri] : [***marrat*** 1499] vb. ; Écobuer

**Marrad, an dra-he oa diskroc'henañ an douar an tanôañ vije gallet (e)vid hadañ segal ha gwinizh-tu ba'r gwaremmou da-houde** : Écobuer, c'était écorcher la terre le plus finement que l'on pouvait pour ensuite semer du seigle et du sarrasin dans les garennes *(An Uhelgoat)* ; **Ur varr ! Ha gwech-ell vise marret 'e, med pet(r)a reent neu'n pé vise marret ? Touarc'h vise gwraet, set' neu'n oa red tennañ 'nê, drailhañ 'nê 'e vent, pugur an touarc'h oa tammou, pri sur 'h a deus ur prad, laket da sec'ho hag vise gwraet tan digante** : Une écobue ! Et autrefois on écobuait également, mais que faisaient-ils alors lorsqu'on écobuait ? On faisait de la tourbe, donc alors il fallait l'extraire, on la coupe, puisque la tourbe, c'étaient des petits, certainement de la boue venant d'une prairie, qu'on faisait sécher et on faisait du feu avec *(Ponvel)*

**MARRADEG** [ma'rɑ:dəg-k] : [***marradec*** 1659] n.f. (pl. **-ou** [mara'de:gu]) ; Écobuage

**Beked neuhe vije marradegou** : Jusque lors il y avait des écobuages *(An Uhelgoat)*

**MARRADEGER** [mara'de:gər] : n.m. (pl. **-ien** [marade'gɛrjən]) ; Écobueur

**Ar varr oa ur pezh trañch rond ga bordou dirennet, un troad berr 'tre divisker ar varradegerien dowbleged** : L'écobue était une grosse houe ronde aux bords aiguisés, un manche court entre les jambes des écobueurs courbés *(An Uhelgoat)*

**MARR-KAFE** [mar'kafe] : n.m. ; Nénuphar

**Oh yeo ma'hat ! Ar marr-kafe, vise laret d'anê** : Oh si probablement ! On les appelait les nénuphars *(Kleden)*

**MARTOLOD** [mar'to:lod-t] : [***martolot*** 1633] n.m. (pl. **-ed** [marto'lo:dəd-t]) ; Marin / Matelot

**Skoul-ar-vartoloded ba Brest** : L'école de la marine à Brest *(An Uhelgoat)* ; **Ah ya ! Med gouneet oa ar bresel, med n'é ket ar vartoloded, n'é ket ar soudarded na bet ar plénennou hañ !** : Ah oui ! Mais la guerre était gagnée, mais ce ne sont pas les marins, ce ne sont pas les soldats qui ont eu les plaines hein ! *(An Uhelgoat)* ; **Bet**

**meus bet deusket an dra-h(e) peus-divêd, daoust (ha)g-eñ neus-hègn ar bragou tal-karr 'taw ar vartoloded ? N'ouzon ket (aha)naon…** : J'ai appris ça relativement tard, les marins ont-ils toujours le pantalon à pont ? Je ne sais pas… *(Laz)*

- **Bragou-martolod** ['brɑ:gumar'to:lod-t] : Pantalon de marin ; **Hem(añ) é sañs(et) ar bragou toull-beuc'h lec'h ar bragou-martolod, goûd a rit ahe oa un tal-karr ha' vïe sè(v)et** : C'est censément le pantalon à braguette alors que le pantalon de marin, tu sais qu'il y avait là un pont qu'on rabattait vers le haut *(Laz)*
- **Penn-martolod** : Tête brûlée (fig.) ; **Hezh so ur penn-martolod !** : C'est une tête brûlée ! *(Motre)*

**MARVAILH** ['marvaʎ] : [***maruaill*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [mar'vaʎu]) ; Merveille / Anecdote

**Marvailhou vije gwelet** : On voyait des merveilles *(An Uhelgoat)* ; **Da gontañ marvailhou** : À raconter des anecdotes *(An Uhelgoat)*

**MARVEL** ['marvəl] : [***maruel*** 1499] ad. ; Mortel (religieux)

**Perc'hejou marvel** : Des péchés mortels *(An Uhelgoat)*

**MARVUS** ['marvuz-s] : [***marvus*** 1732] ad. ; Mortelle

- **Klemmus n'é ket marvus** : Toujours malade, jamais mourir (m.-à-m. Plaintif n'est pas mortel) *(Skrigneg)*

**MARW / MARO / MAW** ['marw] ['mɑ:ro] ['maw] [mɑ:r] : [***maru*** 1499] n.m. & ad. ; Mort (-e) (cf. **MERVEL**)

**Marw 'n-or alañ** : Morte en vêlant *(Kleden)* ; **Blam da gass c'hwezh ar marw kuit** : Afin de chasser l'odeur de la mort *(Skrigneg)* ; **Hezh zo marw ha na kime ur bla ha dow-ugent** : Il est mort alors qu'il n'avait que quarante et un ans *(Plouïe)* ; **Med ar re-he zo marw toud sè !** : Mais voilà ils sont tous morts ! *(Berrien)* ; **(A-)benn an hañw oè mar** : Pour l'été elle était morte *(Kergrist)* ; **Just a-walc'h, blam dê pass duskeus un dèn marw** : Justement, pour ne pas leur montrer une personne décédée *(Skrigneg)* ; **Daon' ahe vé red lak anaoñ ba'n arched pé vé marw** : Diable il faut bien le mettre dans le cercueil quand il est mort *(Skrigneg)* ; **Marw é pell-zo hañ !** : Il est mort depuis longtemps hein ! *(Sant-Wazheg)* ; **Ouzhpenn pevar-ugent oa 'benn oa marw** : Elle avait plus de quatre-vingts quand elle était morte *(Skrigneg)* ; **Hag hañw oa marw ene di-rag e bàeron neuhe** : Et il mourut donc devant son parrain *(Berrien)* ; **Laret so din emañ mar(w)** : On m'a dit qu'il était mort *(Kergrist)* ; **Marw é-heñw, med 'barzh oa-ñw gan(e)t oa-ñw marw** : Il est mort, mais il était mort-né *(Kleden)* ; **Gwich-all p(a) vije un dèn maro war ar vazh-kañw** : Autrefois lorsqu'il y avait une personne morte sur le tréteau mortuaire *(Skrigneg)* ; **Diw veuc'h zo deut d'ar gêr ha eint marw ba'r gêr, fei !** : Deux vaches sont rentrées et elle sont mortes à la maison, fichtre ! *(Kareis)* ; **Ha mar zigoueeh ket a-bred walc'h, varvè ar veuc'h !** : Et si vous n'arriviez pas assez tôt, la vache mourrait ! *(Kareis)* ; **Kousk(ed) a ree ba e oto ha me ma ka(v)et 'naoñ marw ba'r foss !** : Il dormait dans sa voiture et c'est moi qui l'ai trouvé mort dans le fossé ! *(Plouïe)* ; **Oh ! Marw zo ur veuc'h pe marw zo diw veuc'h… Oh ! Me(d) daw (v)o jikour 'naoñ ne(u)'n hañ !** : Oh ! Une vache est morte, ou deux vaches… Oh ! Mais il faudra alors l'aider hein ! *(Kareis)* ; **Ba an traoñ oa ur wazh ha matre'n vis(e) bet ploñjet ba'n dour ha vis(e) bet marw un' menneket** : En bas il y avait un ruisseau et peut-être qu'ils auraient plongé dans l'eau et qu'un serait mort *(Kleden)* ; **Marvet merc'h ar roue ha marw ar medissin** : La fille du roi et le médecin sont morts *(Berrien)* ; **(A-)benn ar fin neugn ka(v)et un dèn marw bord ar lign** : Pour finir ils ont trouvé un homme mort au bord de la ligne *(Plouïe)* ; **He gwas so marw trist a-walc'h** : Son mari est mort assez tristement *(Kolloreg)* ; **Ur c'hamar(a)d meus, marw é-heñw 'è ha heñ oa da Lannedern ! Ha oa ket gwal gozh 'nèoñ 'ha !** : J'ai un ami, il est mort également, il était de Lannédern ! Et il n'était pas bien vieux ma foi ! *(Laz)* ; **He zad zo marwet dow-ugent la so, na goullet ganen-me un devezh 'e « ma zad zo dre ene ? » Hezh zo marw pell-zo !** : Son père est décédé il y a quarante ans, elle m'avait demandé un jour également « mon père est là ? » Il est mort depuis longtemps ! *(Plouïe)* ; **Ha (e)vid ar bla é marw hi eubeul** : Et cette année son poulain est mort (à la jument) *(Karnod)* ; **Me meus kavet ur marc'h marw !** : J'ai trouvé un cheval mort ! *(Kleden)* ; **Med ma vise ba'n ospital (a-)benn bremañ oa-hei marw** : Mais si elle avait été à l'hôpital pour maintenant elle serait morte *(Plouïe)* ; **Oh ! Eh ! N'é ket marw kin ! Oh ma Doue binniget !** : Oh ! Eh ! Elle n'est plus morte ! Oh mon Dieu ! *(Karnod)* ; **Bremañ zo marw lod anê** : Maintenant certains d'entre eux sont morts *(Kolloreg)* ; **Marw é-hañw bremañ** : Il est mort maintenant *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Laret so din emañ mar(w)** : On m'a dit qu'il était mort *(Kergrist)* ; **Ma mamm zo marw ba du-mañ, ma mamm-gàer zo marw ba du-mañ (iv)è** : Ma mère est morte chez moi, ma belle-mère est morte chez moi également *(Skrigneg)* ; **Pe-mod é marw ar paotr ?** : Comment le garçon est-il mort ? *(Kleden)* ; **Matre'n é marw poatriner !** : Il est peut-être mort tuberculeux *(Kleden)* ; **Pa oa errüet en-dro na gouïet oa marw e wreg** : Lorsqu'il fut de retour, il sut que sa femme était morte *(Plourac'h)* ; **Marw voa-heñw pell-zo** : Il était mort il y a longtemps *(Plonee)* ; **Marw é n'eus ket pell-zo** : Il est mort il n'y a pas longtemps *(Plouïe)* ; **Hemañ oa marw 'tro deg la ha pevar-ugent** : Il était mort vers quatre-vingt-dix ans *(Plouïe)* ; **Ar chach o yudal d'ar marw** : Les chiens hurlant à la mort *(An Uhelgoat)* ; **If oa marw e vamm hag heñw teue ket da bêo** : La mère de Yves était morte et il ne venait pas payer *(Ar C'hloastr-Pleiben)* ; **Ha benn ur penned goude oè mar ar paotr pihen** : Et après un moment le petit garçon mourut *(Kergrist)* ; **Ha pé oa marw, pé oè erru ba toull-an-noñr er barados, Sant-Per houlle gantañ** : Et lorsqu'il mourut, lorsqu'il arriva au pas de la porte du paradis, Saint-Pierre le demanda *(Kergrist)* ; **Fidamdoue ! 'Benn ar wich-all, ma teus da làerezh aha(n)on c'hoazh, eh beñ n'o kemed ar marw evitout kara !** : Non de Dieu ! La prochaine fois, si tu reviens me voler, eh ben il n'y aura que le mort pour toi, n'est-ce pas ! *(Skrigneg)* ; **Ma vije un' bennaket marw vije laret daoñ prepar(iñ) an arched** : Si quelqu'un était mort, on lui disait de préparer le cercueil *(Berrien)* ; **Surtoud ka(s)imant toud eint marw ! Neubeud walc'h so brem(añ) heñ !** : Surtout qu'ils sont quasiment tous morts ! Il y en a assez peu maintenant hein ! *(Karnod)* ; **Ma repares ket ar pezh a heus gwraet : N'eus keme(d) ar marw evitout !** : Si tu ne répares pas ce que tu as fait : Il n'y a que la mort pour toi ! *(Skrigneg)* ; **Goude ma mamm-gozh 'è zo marw, sete hañw zo deut war i gis neuhe (a)darre da di ma zud** : Après ma grand-mère est morte également, il est donc alors revenu chez mes parents *(Skrigneg)* ; **Hag pemzeg vla so neuhe oa marw ma gwreg hag a oan komañset d'ober (a)darr(e) marc'hadour saout yowank** : Et ça fait

quinze ans que ma femme est morte, j'avais recommencé à faire marchand de jeunes vaches *(Kolloreg)* ; **Ar vantell-le, an dra-he n'eus ket pell-zo é aet-kuit, me meus choñj pa oa marw mamm-gozh, mamm na lak(et) hi mantell-le !** : Le mantelet, ça ne fait pas longtemps que ça a disparu, je me rappelle lorsque ma grand-mère mourut, ma mère mit son mantelet ! *(Skrigneg)* ; **Me(d) un noñr vije leusket digor, pa 'h ee ar c'horv kuit, d'ablam da c'hwezh ar maro d'ond-kuit, kuit d'ar maro da zond dizhtu** : Mais on laissait une porte ouverte, lorsque le corps partait, afin que l'odeur de la mort soit chassée, pour éviter que la mort vienne de suite *(Skrigneg)*

- **Ar geuñ deus ar re-varw** : Le regret des morts ; **Blam a vijent ga'r geuñ deuh 'n hi(ni) vije marw** : Parce qu'ils avaient le regret de celui qui était mort *(Skrigneg)*
- **Ar re-varw** : Les morts / Les défunts ; **Ene nagn tap(et) un *dysenterie* ha kalz deuhoute a beb-sort mod, sete vïe re-varw bemde !** : Là-bas il avait attrapé une dysenterie et beaucoup d'entre eux de toute sorte, il y avait donc des mots quotidiennement ! *(An Uhelgoat)* ; **An Dieoul ha neuhe 'n otrou-Doue teue d'ar vered deus 'n nos 'vid dispartïañ ar re-varw, 'vid goûd piw 'h ay d'an ifern ha piw 'h ay d'ar barados** : Le Diable et alors Dieu venaient au cimetière la nuit pour départir les défunts, pour savoir qui ira en enfer et qui ira au paradis *(Ar Fouilhez)* ; **Beus da vennigañ ar re-varw** : Du buis pour bénir les défunts *(Poullaouen)* ; **Vorz pe-naos ar re-yowank vijent ket lak(et) en-dro d'ar re-varo, vije ket lar(e)t dê kajimant na disküet dê, pé vije maro un' mennañket** : De toute façon on ne mettait pas les jeunes autours des morts, on ne leur disait quasiment pas ni ne leur montrait, lorsque quelqu'un était mort *(Skrigneg)*
- **Be erro tost ar marw daoñ** : Être au seuil de la mort ; **Hemañ ma'hat zo e(rr)o tost ar marw daoñ, n'ey ket pell kin** : Il est probablement au seuil de la mort, il n'ira plus très loin *(Skrigneg)*
- **Hanter-marw** : À moitié mort ; **Meus bet ka(v)et (a)nê pa vïent hanter-marw pe mew** : Je les ai trouvés lorsqu'ils étaient à moitié morts ou dans les vapes *(Plouïe)* ; **Houzh voa hanter-marw** : Elle était à moitié morte *(Sant-Wazheg)*
- **Kavoud e varw** : Trouver la mort ; **Me mije korrijet 'nèi, med me (e)mon ket 'vid kaoud mé marw ! N'on ket 'vid bi lâet ga hi zad ! War-digar(e) voa lesket 'nèi d'o(be)r hi fenn !** : Je l'aurais corrigée, mais je ne veux pas trouver la mort ! Je ne veux pas être tué par son père ! Sous prétexte qu'on ne la laissait faire qu'à sa tête *(Plonee)* ; **'Mon ket 'vid kaoud ma marw war-digar(e) ober vad 'vid lod douzh an dud ahe** : Je ne veux pas trouver la mort sous prétexte de bien faire pour certains là *(Plonee)*
- **Kaoud ur marw braw** : Avoir une belle mort (rapide et sans souffrir) ; **Hezh neus bet ur marw braw ha me garche kaoud un' ar mod-se** : Il a eu une belle mort et j'aimerais en avoir une comme ça *(Skrigneg)*
- **Kondaoniñ d'ar marw** : Condamner à mort ; **Kondaonet oa bet d'ar marw** : Il fut condamné à mort *(An Uhelgoat)* ; **Me zo kondaon(et) d'ar marw ha c'hwi vo gwraet 'e** : Je suis condamné à mort et tu le seras aussi *(Plonee)*
- **Koueo marw** : Tomber mort ; **Ar saout a c'hwee diwar ar melchon ha diwar an avalou ! Ma zebent kalz avalou, 'beñ ar veuc'h a gouee maro !** : Les vaches gonflaient en consommant le trèfle et les pommes ! Si elles mangeaient beaucoup de pommes, ben la vache tombait morte ! *(Skrigneg)*
- **Koueo marw mik** : Tomber raide mort ; **Ma ! 'Benn 'n abard'hê oa marw i wreg, koueet mo(d)-se hag e-se ! Ga *le cœur* ! Koueet marw, mik !** : Eh bien ! Pour la fin d'après-midi sa femme était morte, tombée comme ça de toute façon ! À cause du cœur ! Tombée raide morte ! *(Skrigneg)*
- **Marw ga** : Mort de (/du) ; **Marw ga'n taol-gwad** : Mort d'une crise d'apoplexie *(Plouïe)* ; **Ya, marw é-hi, ga'r gaz** : Oui, elle est morte, à cause des gaz ! *(Kareis)* ; **Ar pi-moc'h zo marw ga'r vrèc'h** : Le cochon est mort de la variole *(Berrien)* ; **Hizh so marw ga'r boan-gov vras, ga'r lèeres** : Il est mort d'une grande douleur au ventre (cancer), de la colique *(Skrigneg)* ; **Marw ga'n derjenn-domm** : Mort de la fièvre typhoïde *(Skrigneg)* ; **Hezh zo marw ga'r gal** : Il est mort de la gale *(Skrigneg)* ; **Ya, marw ga'r boesson** : Oui, mort de l'alcool *(Plonee)* ; **Beñ an hin(i) koshañ zo marw, so interret ba Lannedern, pé oa-ñw bla war'n-ugent, marw ga'n albumin** : Ben l'aîné est mort, inhumé à Lannédern, lorsqu'il avait vingt-et-un ans, mort de l'albumine *(Lannedern)*
- **Marw-mik** : Mort de chez mort ; **Ha n'é ket ah(e) é aet ? Eh ! Marw-mik é !** : Et ce n'est pas là qu'elle est allée ? Eh ! Elle est morte de chez morte ! *(Skrigneg)*
- **N'é ket marw tre** : Il n'est pas tout à fait mort ; **Ha oa ket marw tre c'hoazh pé oamp kroget da denn hi bleuñ diwar'nèi !** : Elle n'était pas tout à fait morte lorsque nous avions commencées à lui enlever les plumes *(Karnod)*
- **Ober an heñi marw** : Faire le mort ; **Ha hañw 'h o(be)r an heñi marw 'è, pedur ma nïe bouj(et) un tamm : Rhaa ! Vije tennet war'naoñ c'hoazh !** : Et lui de faire le mort également, puisque s'il avait bougé un peu ! Rhaa ! On lui tirait dessus encore ! *(An Uhelgoat)*
- **Trist (e)vel ar seizh pezh marw** : Triste comme les pierres (mot-à-mot : triste comme les sept morts) *(Landelo)*
- **Un' marw** : Un mort ; **Ha hañw i-hun oa bet chom(e)t pad an de toud ba un toull-obu(s) ga un' marw tal i gichenn !** : Et lui-même était resté dans toute une journée dans un trou d'obus avec un mort à ses côtés *(An Uhelgoat)*
- **Ur marw soub(it)** : Une mort subite ; **Ur marw soub'** : Une mort subite *(Skrigneg)*

**MARWLOUEIAÑ** [mar'lwejə] [marlu'ejə] : [***marleuea*** 1931] vb. ; Donner naissance à un veau mort-né
**Ur veuc'h mar(w)loueiet zeb hi c'hig** : Une vache qui a avorté mange sa chair *(Poullaouen)*

**MASK** [mask] : [***mask*** 1632] n.m. (pl. **-ou** ['masku]) ; Masque
**Nijent ket c'hoant da zisklêriañ piw oaint 'n-ur sevel o maskou da evañ** : Ils ne voulaient pas déclarer qui ils étaient en levant leurs masques pour boire *(An Uhelgoat)*

**MASKL** [mask(l)] : [***mascl*** 1732] n.m. (pl. **-ou** ['mask(l)u]) ; Marc (cf. **MARK**)

**Maskou avalou** : Le marc de pommes *(Pleiben)*

**MASKLACHOU** [ma'sk(l)aʃu] : [***masklachou*** 1992] n. pl. ; (résidus de) Marc
**Maskachou avalou** : Les résidus de marc de pommes *(Pleiben)*

**MASSETENN** [ma'sɛtən] : n.f. (pl. **-ou** [masɛ'tɛnu]) ; Massette
**Taped ar vassetenn gad ur poeñson pe ur gisell da skoiñ war un men mennaket** : Prendre la massette avec une pointerolle ou un ciseau à pierre pour frapper sur une pierre quelconque *(An Uhelgoat)*

**MASSONAD / MASSONIÑ / MASSONO** [ma'sɔ̃:nəd-t] [ma'sɔ̃:ni] [ma'sɔ̃:no] : [***maçzounat*** 1732] vb. ; Maçonner
**Ma zad-kozh a ree toud ! Massonad** : Mon grand-père faisait tout ! Maçonner *(Plouïe)* ; **Med 'benn ar fin blije din massono ga mein** : Mais au final j'aimais maçonner avec des pierres *(Lokarn)* ; **Ya, weo ! Massoniñ meus gwraet 'è pé vije red d(a) sevel ur voger bennaket** : Oui, si ! J'ai aussi maçonné lorsqu'il fallait faire un mur quelconque *(Skrigneg)*

**MASSONER / MASSONOUR** [ma'sɔ̃:nər] [ma'sɔ̃:nur] : [***massouner*** 1632] n.m. (pl. **-ien** [masɔ̃'nɛrjən] [mɑ̃sɔ̃'nɛrjən]) ; Maçon (cf. **MAÑSONER**)
**Ha oan deut da vassoner, tôer, beb sort se** : Et j'étais devenu maçon, couvreur, tout ça *(Kalaner)* ; **Michel vis(e) 'labour(a)d, wechou ba Brest, wechou un tamm partoud 'e, pi(g)ur oa-heñw massoner** : Michel travaillait, parfois à Brest, parfois aussi un peu partout, puisqu'il était maçon *(Kareis)* ; **Ma micher kentañ é simañtier, ba-lec'h oan 'labour(a)d vis(e) ket kaoseet deus ar massonerien** : Mon premier métier est cimentier, on ne parlait pas de maçons là où je travaillais *(Lokarn)* ; **Oa ket ur massoner m(e)nneket 'è ba bourc'h Lokarn, n'eus ket den e-bed amañ !** : Il n'y avait aucun maçon non-plus au bourg de Locarn, il n'y a personne ici ! *(Lokarn)* ; **Ha d'ar mar(e)-se moa ur breur-kàer ha' oa massoner ha' zigouee din mond da joukour 'naoñ ur wech an amzer 'è** : Et à cette époque mon beau-frère était maçon et il m'arrivait aussi d'aller l'aider une fois le temps *(Pluskelleg)* ; **Dow vassoner na prenet (a)nèoñ, med n'eus ket heñi bew d'(a)nê kin** : Deux maçons l'avaient acheté, mais aucun d'entre eux n'est encore vivant *(Speied)* ; **Med 'benn ma lañset war ar vicher vis(e) popred un imaj deus ar massoner vis(e) ur vusetenn war i gein ha ur litrad-gwin barzh !** : Mais avant que je me sois lancé dans le métier, il y avait toujours une image du maçon portant une musette sur le dos contenant un litre de vin ! *(Lokarn)*

- **Massoner-mein** : Maçon construisant en pierre ; **Med heñ oa labour ur simañtier, ur massonour oa massoner-mein ! Heñ na laboure kemed mein daoñ !** : Mais c'était le travail d'un cimentier, un maçon c'était un maçon construisant en pierre ! Il ne travaillait que la pierre ! *(Lokarn)*

**MASSONÏAJ** [maso'ni:aʒ-ʃ] : [***maçonnage*** 1744] n.m. ; Maçonnerie
**Ur stal ya, massonïaj** [maso'ni:aʒ-ʃ] **ha tôer, charpantier, ameunuser ha plat(r), beb sort a ree, pezh vije ka(v)et d'o(be)r** : Un magasin oui, maçonnerie et couvreur, charpentier, menuisier et de plâtre, il faisait de tout, ce qu'on trouvait à faire *(Kalaner)*

**MASTARADENN** [masta'rɑ:dən] : n.f. (pl. **-ou** [mastara'dɛnu]) ; Barbouillis / Tâche (maculée)
**Ur vastaradenn feus gwraet war da brenest** : Tu as fait une tache maculée sur ta fenêtre *(Poullaouen)*

**MASTARIÑ** [mas'tɑ:ri] : [***mastari*** 1732] vb. ; Barbouiller / Tacher
**Mastaret (e)vel ur c'hloun** : Barbouillé comme un clown *(Poullaouen)*

**MASTOK** ['mastɔk] : [***mastok*** 1992] ad. ; Mastoc
**Un dèn mastok** : Une personne mastoc *(Poullaouen)*

**MASTROUILHAL** [mas'truʎəl] : vb. ; Barbouiller / Dégueulasser / Souiller
**Mastrouilhet na e zilhad** : Il avait barbouillé ses vêtements *(Poullaouen)* ; **Matre'n (v)o mastrouilhet hi bouton-kov ma jeches (a-)dreñw** : Peut-être vas-tu lui souiller le nombril, si tu te retires *(Poullaouen)*

**MASTUDAÑ** [mas'ty:də] : [***mastudiñ*** 1992] vb. ; Abîmer (en cognant)
**Mastudet e benn gad an dow lankon** : Sa tête abîmée par les deux voyous *(Poullaouen)*

**MAT** [măt] : ad. ; Costaud / Très (bien) (cf. **MAD**)
**An dra-he vïe bras-mat 'è !** : C'était aussi (souvent) extrêmement grand ! *(Brennilis)* ; **Ha (a-)benn-neuhe oa roujet mat deja** : Et pour-lors elle était déjà bien rougeoyante *(Berrien)* ; **Med Boneur ahannt zo ur penna(d)ig mat deja** : Mais Botmeur d'ici ça fait déjà un sacré bon petit bout de route *(Berrien)* ; **Diwall mat hañ** : Surveille bien hein *(Plouïe)* ; **Hezh so dall-mat** : Il ne voit pas grand-chose *(Kergrist)* ; **Med erro oa abard'he mat deja** : Mais la soirée était déjà bien entamée *(Berrien)* ; **Oh ! Ur mikanik bras-mat a-walc'h !** : Oh ! Une machine relativement balèze ! *(Ar Fouillez)* ; **Ar rod-mil(in) oa rond ! Bras-mat a oa !** : La roue de moulin était ronde ! Elle était bien grande ! *(Skrigneg)* ; **Beñ sur a-walc'h oa-hañw uvel mat (a-)benn mond dreist ar gwe kement-se** : Ben il devait sûrement être très haut avant d'aller tant que ça par-dessus les arbres *(Landelo)* ; **E(rri) kozh-mat** : Devenu bien vieux *(Skrigneg)* ; **Med eñ oa pell-mat deus 'zu-mañ** : Mais il était très loin de chez moi *(Skrigneg)* ; **Pé vise stardet mat ar c'harrad foenn vise gwraet ur skloum-lagadenn war beg ar vranell** : Quand la

charretée de foin était bien serrée, on faisait un nœud coulant sur le bout du taquet *(Plouïe)* ; **Set(u) hezh a valee founnus-mat hag ar vamm-gozh lar oa komañs da ve skuizh** : Il marchait donc très vite et la grand-mère dit qu'elle commençait à être fatiguée *(Plouïe)* ; **Ar sparvell bras vé alïes (a-)us d'ar wantenn é troiñ uhel-mat** : La buse tourne souvent bien haut au-dessus du vallon *(Poullaouen)* ; **Armstrong zo amp-mat d'ar re all** : Armstrong est bien plus doué que les autres *(Poullaouen)* ; **Lak ar laezh ba'h ar voutailh ha bouchonet mat, sterd** : Mettre le lait dans la bouteille et bien bouchonnée, fermement *(Skrigneg)* ; **Boessonïed-mat oa an amprevan** : Le vaurien était bien alcoolisé *(Poullaouen)* ; **Staget mat houmañ war beg ar breiou-karr** : Bien accrochée au bout des brancards de la charrette *(Poullaouen)* ; **Med a-wechou teue hir-mat hañw** : Mais parfois il devenait très long *(Plouïe)* ; **Me lar doc'h oaint komañs da vé jenet mat** : Je peux vous dire qu'ils commençaient à être bien incommodés *(Landelo)* ; **Me oa brass-mat (a-)benn ma disket ahe, me meus ket disket dre ma-hun** : J'étais bien grande d'ici à ce que j'apprenne là, j'ai appris par moi-même *(Skrigneg)* ; **Oh ! Daw é doc'h dond en-tro da labourad, c'hwi zo ur labouréres vat !** : Oh ! Il faut que vous reveniez travailler, vous êtes une sacrée travailleuse ! *(Sant-Wazheg)* ; **Deuzhtu nïe evet ur bann'h, paotr-powr, e'h ee ar paotr mat deuzhtu** : Tout de suite après avoir bu un coup, mon pauvre, le gars allait bien de suite *(Kleden)* ; **Ha 'h ee-hè kosto, taoliou-gwen(an) mat !** : Et ils devenaient costauds, de bons essaims d'abeilles ! *(Kleden)* ; **Sete ar re-he voa deut teñgn(o)us-mat 'e !** : Ils étaient donc aussi devenus sacrément teigneux ! *(Plonee)* ; **An de oa komañset mat da verraad** : Le jour avait commencé à beaucoup raccourcir *(Poullaouen)* ; **Me meus bet gwel(et) wechou vïe plantet troad ar vorc'h 'barzh ha vïe don-mat heñ !** : J'ai eu vu parfois y enfoncer le manche de la fourche et c'était sacrément profond hein ! *(Brennilis*

- **(A-)walc'h a + *n.* + mat** : Largement assez de + n. ; **D'ar mare-se vïe a-walc'h a labour mat** : À cette époque-là y avait largement assez de travail *(Kalaner)*
- **(E)vid taped ar had / É red sevel mintin-mat** : Pour attraper le lièvre / Il faut se lever de bon matin (c-à-d. L'avenir appartient a ceux qui se lèvent tôt) *(Plouïe)*
- **Paotr mat** [pɔt'mat] : (un) Costaud / (un) Dur
- **Un neubeud mat** : Pas mal de ; **Ba parres Plouïe zo un neubeud mat tud kozh** : Il y a pas mal de personnes âgées à Plouyé *(Plouïe)* ; **An dra-he oa passet amzer keit-ha voa bet 'h o(be)r kement-se draou c'hoa(zh), passet un neubeud-mat blaiou** : Il passa du temps pendant qu'il fit tant de choses encore, quelques bonnes années de passées *(Plonee)* ; **Ba parres Plouïe zo un neubeud mat tud kozh** : Il y a pas mal de personnes âgées à Plouyé *(Plouïe)*
- **Un tamm mat** : Pas mal ; **Am(añ) weles 'è (e)ma-heñw ijelloc'h un tamm mat heñ !** : Tu vois ici aussi qu'il est pas mal plus bas hein ! *(Kareis)* ; **An dra-he zepand, me vé red din trec'hiñ un tamm mat, kar ar re-m(añ) zo uhel, houzoh walc'h** : Ça dépend, il me faut couper pas mal, car ils sont hauts, vous savez bien *(Skrigneg)* ; **Benn-neuhe a renke mond d'an tu-all, voa un tamm mat a gilometrou (e)tresse** : Pour-lors il fallait aller de l'autre côté, il y avait quelques bons kilomètres entre eux *(Plonee)*

**MATALASSENN / MATARASSENN** [matə'(l/r)ɑːsən] [ma't(l/r)ɑːsən] : [***matlaçzen*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [mata(l/r)a'sɛnu] [mat(l/r)a'sɛnu]) ; Matelas

**Ar vatrassenn zo blod** : Le matelas est moelleux *(Plouïe)* ; **Boureller ha neuhe o(be)r matlassennou** : Bourrelier et alors faire des matelas *(Skrigneg)* ; **Oh ya ! Heñ neus bet gwraet matlassennou, sur neus, ya !** : Oh oui ! Il avait fait des matelas, certainement oui ! *(Skrigneg)* ; **Ha oa ur vatalassenn war-gourr(e) ar gambr ar mo(d)-se hag un tapiss mennaket dreist, oh ! Me gouske mad ene !** : Et il y avait un matelas comme ça sur le sol de la chambre et une couverture par-dessus, oh ! J'y dormais bien ! *(Skrigneg)*

**MATCH** [matʃ] : [***match*** 1943] n.m. (pl. **-ou** ['matʃu]) ; Match

**Ha oamp 'tond dé wel ur match ba Leuhan** : Et nous revenions de voir un match à Leuhan *(Speied)* ; **Set' tàe-hezh, pé 'h emp da wel ar match dé Gleden** : Il venait donc lorsque nous allions voir le match à Cléden *(Speied)*

**MATERIEL** [mate'rjɛl] : n.m. (pl. **-ou** [mate'rjɛlu]) ; Matériel

**Ha Marjannig d'an traoñ tigass toud ar materiel gati** : Et Marjannig de descendre rapporter tout le matériel *(Poullaouen)* ; **War-lerc'h ar bresel oa sortïet ur bern materielou, ar reñ-s(e) so traou hag a egziste ba lec'h-ell raog ha set' neu'n ar Frañs na kopïet war ar re-s(e)** : Plein de matériel est sorti après la guerre, ce sont des choses qui existaient avant ailleurs et donc la France les avaient copiés *(Ponvel)*

**MATEZH** ['mɑ.təz-s] : [***matez*** 1499] n.f. (pl. **mitichen** [mi'tiʃən] **mitijen** [mi'tiːʒən]) ; Bonne / Servante / Employée de maison / Chambrière

**Houm(añ) é matezh ar person** : C'est la bonne du curé *(Skrigneg)* ; **Aet oa un' da Baris, matezh, diwar ar maes** : Une personne partit de la compagne pour Paris, en tant que servante *(Skrigneg)* ; **Pé oa aet d'an eskopti voa ket digoret an nor daoñ gad ar vatezh** : Quand il fut parti à l'évêché la servante ne lui ouvrit pas la porte *(Plonee)* ; **Setu hi lar d'ar vatezh vihen ar mod-se** : Elle dit donc à la petite servante comme ça *(Skrigneg)* ; **Fougeet oa ar vatezh toud hag ar verc'h oa fougeet (iv)e gweled hemañ-bihen 'tigass an deñved d'ar gêr hag an traou-toud mad** : La domestique était toute fière et la fille également de voir le petit ramener les moutons à la maison et tout bien *(Landelo)* ; **Te zo bet é herlinkad ar vatezh ?** : Tu as été chatouiller la bonne ? *(Poullaouen)* ; **Ur vatezh dress** : Une servante comme il faut *(Poullaouen)* ; **Oa matezh Yann 'h ober youd** : La servante de Yann faisait de la bouillie *(Plonee)* ; **Hezh noè tapet ur plac'h yowank d'ond da vatezh da-vetañ** : Il avait pris une jeune femme pour le rejoindre comme servante *(Kergrist)* ; **Ar mevel bras noa laret d'ar vatezh** : Le grand servant dit à la servante *(Plonee)* ; **Pé oa-ñw digoueet ba Paris ba'r chato oa deut ar vatezh da daol ur bann'h dour maes** : Lorsqu'il arriva à Paris au château la domestique vînt jeter un coup de flotte dehors *(Landelo)* ; **Paotr ar c'hazh-porn zistouve ket mad toull ar vatezh** : Le gars de la curette ne débouchait pas bien le trou de la chambrière *(An*

*Uhelgoat)* ; **Flemmet ar vatezh ga'r mevel** : La bonne s'est faite engrosser par le domestique *(Kergloff)* ; **Nann ! Ha d'an traoñ oa ar vatezh neuhen, ene oa ur piess-all c'hoazh ! Hezh so ur pezh ti !** : Non ! Et la servante était alors en bas, là y avait encore une autre pièce ! C'est une grande maison ! *(Skrigneg)* ; **Ah ya ! Chewsus ! Oh goûd a houz(e)s pa 'h a ar re war ar maes da zigentañ da vitijen ba'h ar c'hêriou, eh beñ neugn kalz a draou da ziskiñ hañ !** : Ah oui ! Jésus ! Oh tu sais, au départ quand les gens de la campagne deviennent servants dans les villes, eh ben ils ont beaucoup de choses à apprendre hein ! *(Skrigneg)*

**MATRESSE / MATREHE / MATREHEN / MATRE'N / MARTRESSE** [ma't(r)ese] [ma'trɛhə(n)] [ma'trɛhᵉ] [ma'trɛn] [mar'trese] : [***martes*** 1499] ad. ; Peut-être

**Matrehe oa ken med pevar pe bemp** : Il n'y en avait peut-être que quatre ou cinq *(Skrigneg)* ; **Matrehe c'hwi gleo** : Peut-être entendrez-vous *(Lokmarïa)* ; **Martresse ya** : Peut-être oui *(Plouïe)* ; **Ur c'hilometr, ur c'hilometr hanter matesse** : Peut-être un kilomètre, un kilomètre et demi *(Plouïe)* ; **Kontet oa matre'n tro pemp warn-ugent a dud** : On avait compté peut-être vingt-cinq personnes *(Kallag)* ; **Ah beñ, matresse oa un dra mennañket mo(d)-se heñ !** : Ah ben, c'était peut-être quelque chose comme ça hein ! *(Skrigneg)* ; **Med ahe 'h an da ve matrehen un tamm bihen kri** : Mais là je vais peut-être être un petit peu cruel *(Plourac'h)* ; **Ya, matre'n vo ka(v)et ur feumeulenn mennaket ahe…** : Oui, peut-être trouvera-t-on une femme là… *(Karnod)* ; **Oh beñ ma é kap ar re-ell d'arruiñ matre'n visen kap d'o(be)r 'e !** : Oh ben si les autres sont capables d'y arriver peut-être que je pourrais le faire aussi *(Kallag)*

- **Matrehe a-walc'h** : Peut-être bien ; **Ya, matrehe a-walc'h** : Oui, peut-être bien *(Plonee)* ; **Ya, matresse walc'h !** : Oui, peut-être bien ! *(Skrigneg)* ; **Ah matre'n walc'h** : Ah peut-être bien *(Sant-Wazheg)* ; **Beñ matre'n… N'ounn ket (aha)naon, hallev be, matre'n walc'h, ya** : Ben peut-être… Je ne sais pas, c'est bien possible, probablement, oui *(Sant-Wazheg)*
- **(Ne)med matresse** : Si ce n'est peut-être ; **Ha oa ket fritet vïou keme(nt)-se, (ne)med matrehe oa fritet toujust beb (a) zow vi dê ha oa ket kalz tra !** : On ne faisait pas tant que ça d'omelette, si ce n'est peut-être tout juste deux œufs à chacun, ce n'était pas grand-chose ! *(Skrigneg)*

**ME / MI / MEI / MEÑ** [me] [mi] [mej] [mɛ̃(j)] : [vx. br. ***me***] pronom 1ère pers. sing. ; Moi je / Je

**Mi faota din mond** : Je dois y aller *(Kergrist)* ; **Mi 'h a da-heuilh ur plac'h** : Je sors avec une fille *(Kergrist)* ; **Mi meus gwelet ur marichal houarnañ ar rod** : J'ai vu un maréchal ferrant ferrer une roue *(Berrien)* ; **Me zigor an nor, ma sent da baotr deuh-ouin-(m)e 'o eürus** : C'est moi qui ouvre la porte, ton garçon sera heureux s'il m'obéit *(Berrien)* ; **Oy mi tàe an dour war ma ginou pa welen an dra-se** : Holala l'eau me venait à la bouche quand je voyais ça *(An Uhelgoat)* ; **Mi gave din oan ket pell hat** : Je pensais que je n'étais pas loin ma foi *(Plouïe)* ; **Mi zo kass goûd** : Je me demande / Je m'interroge *(Poullaouen)* ; **Mi eh ey da ramplass (a)nèeñ** : Moi je vais le remplacer *(Kalaner)* ; **Mi mïoc'h (e)vitout-te c'hoazh** : Moi encore plus que toi *(Skrigneg)* ; **D'ar merc'her, eh me vise deuh ar re gentañ dalc'h-mad** : Le mercredi, eh j'étais constamment dans les premiers *(Ponvel)* ; **N'é ket me ar mest(r) ? – Goc'h !** : Ce n'est pas moi le maître ? – Si (vous l'êtes) *(Kergrist)* ; **Me oa meier keid oan yowank** : J'étais vif dans ma jeunesse *(An Uhelgoat)* ; **Neus kim(ed) dond (a)ssames ganen hag me rey boued dèoñ** : Il n'a qu'à venir avec moi et je lui donnerai à manger *(Plonee)* ; **Me meus bugwale da vagañ** : J'ai des enfants à nourrir *(Landelo)* ; **Me meus choñj mad gwel ur voèreb da ma za-kozh ha' spine deus an darouedenn** : Je me rappelle bien voir une tante de mon grand-père qui guérissait de la dartre *(Plouïe)* ; **Me zo hond da zeb ur hinowad** : Je vais manger une bouchée *(Skrigneg)* ; **Ha me mond dioc'htu dezo** : Et je leur suis tout de suite rentré dedans *(Ar Fouillez)* ; **Me zo hond d'ober un neubeud krampouzh** : Je vais faire quelques crêpes *(Poullaouen)* ; **Ar mod-se beñ me ouïon ket petra vo gwraet deusoudoc'h neu'n !** : Comme ça ben je ne sais pas ce qu'on va faire de toi alors *(Sant-Hern)* ; **Meñ zo deuh alemañ med heñw zo dac'h a zu-he** : Moi je suis d'ici mais lui il est de chez toi *(Laz)* ; **Mei uwe** [mej 'ywe] : Moi aussi *(Pleiben)* ; **Beñ me petram mé sad** : Ben moi ou-bien mon père *(Sant-Wazheg)*

- **-Me** ; renforce la préposition ou le verbe conjugué (-e) ; **Sell on sa(ve)t amañ hag aboea on-me amañ** : Je suis donc élevé ici et depuis je suis ici *(Skrigneg)* ; **Bremañ 'h a ganen-me ha me zisko (a)naoñ da ve ur medissin** : Il va maintenant venir avec moi et je l'instruirai à être un médecin *(Berrien)* ; **N'oc'h ket deut da wel aha(n)on-me memes-tra** : Vous n'êtes quand-même pas venu me voir *(Skrigneg)* ; **Din-me zo laret ga'r patroñ mond da gassed hezh d'an eskob !** : C'est à moi que le patron a dit d'aller l'apporter à l'évêque ! *(Plonee)* ; **Ma ra (e)veld a larin-me daoñ 'o eürus** : S'il fait comme je luis dit il sera heureux *(Berrien)* ; **Meus ket-me gwelet chetañ hini e-bed maes gwech e-bed** : Moi je n'en ai jamais vu aucun se faire jeter dehors *(Plouïe)*

**MECHANT** ['meʃən] : [***mechant*** 1499] ad. ; Méchant (-e)

**Ya ! Goulskoude oa-hañw ket mechant hañ ! Ahe da weled ar mod-se** : Oui ! Pourtant il n'était pas méchant hein ! Là à voir comme ça *(Lokmarïa)* ; **Sete atakent mignoc'h a draou, oagn deut teñgn(o)us ! Ya, mechant !** : Ils attaquaient donc plus, ils étaient devenus teigneux ! Oui, méchants ! *(Plonee)* ; **Oy ! Deut vïe drol ha mechant, mechant ! Mechan oa-ñw deut da ved ! Mechan 'ha paotr-powr hardi !** : Oh ! Il était devenu bizarre et méchant, méchant ! Il était devenu méchant ! Ma foi extrêmement méchant mon pauvre ! *(Plonee)* ; **Kerseg a vise mechant ha deus ar re-s(e) vise gwraet kerseg tik** : Des chevaux qui étaient méchants, on les appelait des chevaux vicieux *(Kergloff)* ; **Oy ! Me meus choñj pé oamp ba'r skoul-ar-seurésed, ar re-he oa mechant 'Tin heñ ?** : Oh ! Je me souviens lorsque nous étions à l'école des sœurs, elles étaient méchantes, hein 'Tine ? *(Plonee)* ; **Bi oa lod hag a vïe ket kalz tra d'o(be)r gate ha lod oa mechant ! Me(d) daw vise labour(a)d gate !** : Y en avait certains avec lesquels il n'y avait pas grand-chose à faire et certains étaient méchants ! Mais il fallait travailler avec ! *(Kareis)*

**MECHAÑS / MICHAÑS** [me'ʃɑ̃z-s] [mi'ʃɑ̃z-s] : [***mechancc*** 1499] conj. ; Il y a des chances / Sûrement / Je pense bien / Espérons (que) / J'espère (que) (cf. **FASSIL** ; **MA'HAT**)

**Memes-tra walc'h, michañs** : Tout de même, j'espère *(Laz)* ; **Mechañs teuin a-benn d'ober un tamm kaos bennag ganoc'h** : Il y a des chances que j'arrive à faire un brin de causette avec vous *(Landelo)* ; **Michañs anefen (a)nèi** : J'espère que je la reconnaîtrai *(Plouïe)* ; **An dra-he oa bet ataw ha' zo papred mechañs** : Ça a toujours existé et ça existe probablement encore *(Plouïe)* ; **Ha goud(e)-se memes ar re-yowank, michañs** : Et ensuite même les jeunes, probablement *(Berrien)* ; **Oh ! Michañs yey ket ga ur mevel (a)nèi !** : Oh ! J'espère qu'elle n'ira pas avec un domestique *(Plonee)* ; **Oy ! Mechañs zebo ket 'nê toud !** : Oh ! J'espère qu'il ne les mangera pas tous ! *(Kolloreg)*

**MED** [med-t] [mɛ(d-t)] : [***mait*** XVII[e]] conj. ; Mais
**Med allass ...** : Mais hélas... *(Ar Fouillez)*

**MEDIÑ** ['me:di] : [***midiff*** 1499] vb. ; Couper le blé à la faucille
**Medet vije gwech-all** : Autrefois on coupait le blé à la faucille *(An Uhelgoat)*

**MEDISSIN / MEDUSSIN / MEDEUSSIN / MUDUSSIN / MUDUSSUN** [me'disən] [me'd(y/ø)sən] [my'dys(i/y)n] : [***medicin*** 1499] n.m. (pl. **-ed** [med(i/y/e)'sinəd-t] [mydy'sined]) : Médecin / Médecine
**Ah ! Ur medeussin tàe ! Ah ya low'n !** : Ah ! Un médecin venait ! Ah oui volontiers ! *(Lokarn)* ; **Ar medissin, dow-lamp ba'n ti, dow-lamp maes** : Le médecin, aussitôt dans la maison, aussitôt dehors *(Plouïe)* ; **Bremañ 'h a ganenme ha me zisko (a)naoñ da ve ur medissin** : Il va maintenant venir avec moi et je l'instruirai à être un médecin *(Berrien)* ; **Diskouêt na e droad d'ar medissin** : Il avait montré son pied au médecin *(Skrigneg)* ; **Ha sete 'h ee bemde 'ha ! Ga e dontoñ (a-)benn be medissin** : Il allait donc tous les jours ma foi ! Avec son tonton afin d'être médecin *(Berrien)* ; **Ar medissin noa laret daoñ delc'hen d'o(be)r** : Le médecin lui avait dit de continuer *(Skrigneg)* ; **Oh ahe zo ur medissin yowank !** : Oh là on a un jeune médecin ! *(Berrien)* ; **Un dèn hag a ouïe un tamm bihen ober medissin un tamm pé vije d'ober war al loned hag an dud** : Une personne avait pour habitude de pratiquer la médecine quand on devait le faire sur les animaux et les gens *(An Uhelgoat)* ; **Goull(et) nahi medessine(d) hag ar yont(r) (a-)benn-neu'n, beñ, 'h ee vall-tre** : Elle demanda des médecins et l'oncle pourlors, ben, allait très mal *(Kleden)* ; **Heñ oa bet soagnet ga'r medussin pad deg la matrehen** : Le médecin l'a soigné pendant peut-être dix ans *(Lokarn)* ; **Ur mudussin vall, pe ur vetriner vall é 'n-hini soegnet ga pe(va)r kleñved war pemp pugur an natur soegn anê !** : Un mauvais médecin, ou un mauvais vétérinaire est celui qui se fait soigné par quatre maladies sur cinq car c'est la nature qui les soigne *(Kallag)* ; **Sete pé oa erroet ar medissin 'h ee da lared dèoñ faotè ket dèoñ troiñ, heñw hesite !** : Donc lorsque le médecin arriva il lui dit qu'il ne voulait pas se tourner, il hésitait ! *(Landelo)* ; **Bremañ 'h a an dud da gaoud ar medissin alïes, med d'ar mar(e)-se n'ee ket tud da gaoud medissined** : Maintenant les gens vont souvent chez le médecin, mais à cette époque des gens n'allaient pas chez des médecins *(Plouïe)* ; **Ha oa-hañw ken klañw-all, ar medissin na laret na oa ket voien da bareo (a)nèoñ** : Et il fut si malade que le médecin lui dit qu'il ne pouvait le guérir *(Lokered)* ; **Ha benn ar fin oa digass(et), ga'r medissined deus ar vro, oa digass(et) un hucher dé wel(e)d Louï** : Et pour finir on envoya, de la part des médecins du coin, fut envoyé un huissier voir Louis *(Kleden)* ; **N'oc'h ket avañsed-kàer pêo ur medissin !** : Tu n'es pas vraiment avantagé de payer un médecin ! *(Plonee)* ; **Poan-benn mije ha oa ket mudussined ha n'ees ket da wel ar mudussun na sort e-bed heñ !** : J'avais des maux de tête et il n'y avait pas de médecins, tu n'allais pas voir le médecin ni rien de tout hein ! *(Karnod)* ; **Me helve ar medissin, ur wech oun bet, baden ket gantoñ ha vïe kasset da Gemper, d'an ospital !** : J'appelai le médecin, j'ai été une fois, je n'en pouvais plus à cause de lui et il fut amené à Quimper, à l'hôpital ! *(Plonee)* ; **Neuhe, ar medissined blijent ket daoñ tamm e-bed !** : Alors, les médecins ne lui plaisaient pas du tout ! *(Skrigneg)* ; **Blamor d'o(be)r plijadur d'Yvonne 'h añw da wel ar medussin !** : Afin de faire plaisir à Yvonne je vais voir le médecin *(Skrigneg)* ; **N'ounn ket ha goulskoud(e) é bet 'wel ar medissin, bet é bet wel ur bern tud ha sè n'a ket war-well 'e** : Je ne sais pas et pourtant elle a été voir le médecin, elle a été voir énormément de gens et tiens ça ne s'améliore toujours pas *(Ar Fouillez)*

- **Mond da gaoud ar medissin** : Aller chez le médecin ; **Gwelloc'h é dit mond da gaoud ar medissin neuhe** : Il vaut mieux que tu ailles chez le médecin *(Skrigneg)* ; **Nin a'h a da gaoud ar medissin da wel deus pe-lec'h teu an dra-he** : Nous allons aller chez le médecin pour voir d'où ça vient *(Plouïe)*

**MÊEG** ['mɛ:ɛg-k] : ad. ; De mai
**Boulou mêeg** : Des cônes de pin *(Poullaouen)*

**MEIN** [mɛjn] : pl. ; Pierres (cf. **MEN / MIN**)

**MEINAÑ** ['mɛɲə] ['mɛjnə] : [***meina*** 1890] vb. ; Caillouter / Empierrer
**Un hent meinet d'ond d'ar gêr** : Une route cailloutée pour rentrer chez soi *(Plouïe)* ; **Oa ket heñchou bras (e)vel bremañ, meinet, d'hond da toud ar c'hêriou** : Il n'y avait pas de grande route comme maintenant, pierrée, pour aller à tous les villages *(Plouïe)* ; **Ha ni na un' deusoute oa un' meinet e-bed d'ond d'ar gêr amañ** : Et nous avions l'une d'entre elles qui n'était pas du tout pierrée pour venir au village ici *(Plouïe)* ; **War-lerc'h ar bresel oa bet komañs(et) da zigoriñ an henchoù mad ah(e) gis-s(e), ah(e) oa bet digoret an henchou a-peu-prè walc'h toud ha meinet !** : Après la guerre on avait commencé à ouvrir les bonnes routes là-même, là on avait ouvert à-peu-près toutes les routes pour ainsi dire et on les avait empierrées ! *(Laz)*

**MEKANIK / MIKANIK** [me'kɑ̃:nig-k] [mi'kɑ̃:nig-k] : [***mecanic*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [mekɑ̃'niku] [mekɑ̃'nicu] [mikɑ̃'niku]) ; Mécanique / Machine
✗ *m. comp.* : ***bazh-mekanik***

**Mond a ree lem a vije ur mekanik dèi d'ober** : Elle allait où il y avait une machine pour qu'elle fasse (coudre) *(Ar Fouillez)* ; **Kass ar mikanik oa ket gouest d'ober** : Elle ne pouvait pas amener la machine *(Ar Fouillez)* ; **Ar re vise 'e 'voueta (a)r mekanik ha vije laret dê alïes : Mond ingal, prim : pass mond feulz ba'r labour** : On disait aussi à ceux qui alimentaient la machine de travailler de façon régulière, organisée : De ne pas travailler trop brutalement *(Plouïe)* ; **Daw vïe koseal deusoute ha stagañ (a)nê deus ar mekanikou** : Il fallait leur parler et les atteler aux machines (chevaux) *(Plonee)* ; **Goude-se oa deut ur mikanik da droc'hañ ed ya, un droc'héres-ed** : Ensuite est apparue une machine à couper le blé oui, une faucheuse de blé *(Berrien)* ; **Ha heñw oa é labour neuhe war i vekanik dèoñ a-dreñw d'ar preness** : Et il travaillait alors sur sa machine derrière la fenêtre *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Hezh a oa ur mikanik braw !** : C'était un bel outil ! *(Skrigneg)* ; **Ya hag goud(e)-se neuhe oa 'è mikanikou (e)vid o(be)r ar c'hrampouzh oa 'è** : Oui et ensuite alors il y avait également des machines pour faire les crêpes aussi *(Sant-Wazheg)* ; **Ha oa tammou mekanikou reñket ahe gis-s(e)** : Et il y avait des espèces de machines rangées là comme ça *(Kleden)* ; **Med bremañ boe é deut ar mekanikou bras ha traou mod-se** : Mais maintenant depuis l'arrivée des grosses machines et des choses comme ça *(Berrien)* ; **Ga'r mikanik vije gwraet dizhtu vije gorôet ar saout, vije laket ba ar mekanik-laezh hag a vije trôet** : Avec la machine on faisait dès que les vaches étaient traites, on mettait dans la machine à lait et on tournait *(Skrigneg)* ; **Ga'r rafantér(e)s vras, pass ga mekanikou mod-all, ga'n dorn toud ! Vé daw kaoud nerzh da chech war'nèi !** : Avec la grande scie à refendre, pas avec des machines sinon, tout à la main ! Il faut avoir de la force pour tirer dessus ! *(An Uhelgoat)*

- **Fest ar mikanik** : La fête du battage ; **Med wechou pa vije poent d'o(be)r fest ar mikanik ba'n eost, beñ pa 'h ees d'o(be)r soubenn, ba serten tïer 'h ees da dap ar c'hig ar c'hig ha vije lampiritig barzh !** : Mais parfois lorsqu'il était temps de faire la fête du battage à l'époque de la moisson, ben lorsque tu allais faire de la soupe, dans certaines maisons tu prenais la viande qui contenait des asticots *(Berrien)*
- **Mekanik da zornañ** : Batteuse ; **Vije hezh gad ar lèrennou a gasse an *travail* en-dro, ar mikanik da zornañ** : Il avait des courroies en cuir qui faisaient fonctionner le travail, la batteuse *(Skrigneg)*
- **Mekanik-gwrïad** : Machine à coudre ; **Ah ya ! Ur mekanik bras na, ur mekanik-gwrïad hag ur sijell** : Ah oui ! Elle avait une grande machine, une machine à coudre et un ciseau *(Ar Fouillez)* ; **Hag ar mod-all 'h ee da zevechañ memes-tra da di ar re-all lem a vije ur mikanik ha leizh, kalz oa komañs(e)t da gaoud mikanikou-gwrïad** : Et sinon elle allait travailler à la journée chez les autres, là où il y avait une machine et énormément, beaucoup commencèrent à avoir des machines à coudre *(Ar Fouillez)*
- **Mekanik-gwrïad ga'n treid** : Machine à coudre à pied ; **Beñ ur mikanik-gwrïad Singer ga an treig ah(e), neuhen oa ket elektrik** : Ben une machine à coudre Singer à pied là, elle n'était alors pas électrique *(Skrigneg)*
- **Mekanik-keseg** : Machine à chevaux ; **Me meus gwelet dornañ ga mekanikou-keseg** : J'ai vu battre avec des machines à chevaux *(Berrien)*

**MEKANISSÏAN / MEKANISSÏON** [mekani'sijən] [mekani'si.ɔ̃n] : [***mekanisian*** 1969] n.m. (pl. **-ed** [mekani'sjɑ̃:nəd-t]) ; Mécanicien

**N'eus ket deuh mekanissianed ha' oar 'h o(be)r traou ar mo(d)-s(e) kin ! Med gwech-ell, wa'r maes oa mekanissianed hag ar marichal** : Il n'existe plus de mécaniciens qui savent des choses comme ça ! Mais autrefois, à la campagne il y avait des mécaniciens et le maréchal-ferrant *(Kleden)*

**MEL** [me:l] : [gaul. ***meli*** ; vx. br. ***mél***] n.m. ; Miel

**Kar war-lerc'h, daw vis(e) kaoud un tamm mel 'è** : Car ensuite, il fallait aussi avoir un peu de miel *(Kleden)* ; **'Benn dije poan-goûg vije rôet mel dèi, pugur owen vije dapent ar c'hrouk, ar c'heseg** : Quand elle avait mal à la gorge, on lui donnait du miel, puisque on craignait qu'ils n'attrapent le croup, les chevaux *(Skrigneg)* ; **Heñ a ra mel ! Hag a oamp fentus à sell(e)d deusountoñ : A anee ar vamm deuh ar re-all** : Il fait du miel ! Et nous étions amusées en le regardant : Il distinguait la reine (des abeilles) des autres *(Skrigneg)* ; **Ha patra vis(e) gwraet (e)vid kaoud mel ? Beñ vis(e) daw torpilh(añ) ur goloenn ha vis(e) gwraet ga'n heñi vis(e) jujañ vis(e) re-leun, oa ket plass kin d'ar gwen(an) dé labour(a)d ba'r goloenn** : Et que faisait-on pour avoir du miel ? Ben on torpillait la ruche et c'était fait par celui qui jugeait si c'était trop plein, qu'il n'y avait plus de place pour les abeilles pour travailler dans la ruche *(Kleden)* ; **Ha vis(e) ràet mel dé toud an dud, dé toud ar vugwal(e) d'ond, dé mé c'hoarés(ed), mé breur** : Et on donnait du miel à tout le monde, à tous les enfants qui viennent, à mes sœurs, mon frère *(Kleden)* ; **Frotañ un tamm mel dê deus o ginou un tamm bihen...** : Leur frotter un peu de miel sur la bouche, un petit peu... *(Ponvel)* ; **Toud an dud zebè mel hag ar mel 'h ampechè ar rum dé zond pad ar goañw** : Tout le monde mangeait du miel et le miel empêchait le rhum d'apparaître pendant l'hiver *(Kleden)* ; **Vije bervet dour ha laket 'è ur bann'h-lambig wichou barzh kement-ha netaad da hoûg ha mel vije debet 'è** : On bouillait de l'eau et on y mettait aussi parfois un peu de lambig histoire de te nettoyer la gorge et on mangeait également du miel *(Skrigneg)* ; **Toud-toud-toud vis(e) ràet d'ar vugwal(e), d'ar c'hamarad(ed), d'ar re nagn ket, vis(e) ràet ur pod-mel dé zond d'ar gêr** : On donnait vraiment tout aux enfants, aux amis, à ceux qui n'avaient pas, on donnait un pot de miel pour rentrer à la maison *(Kleden)* ; **Ale, tap ur pod mel, 'ta !** : Allez, prends un pot de miel donc ! *(Kleden)*

- **Gwenan d'ober mel** : Abeilles à miel ; **Ar re-he oa gwen'n d'o'r mel** : C'étaient des abeilles à miel *(Skrigneg)*

**MEL-ASKORN / MEL-ESKORN / MEL-AN-ESKORN** [mel'askɔrn] [mel'ɛskɔrn] [melən'ɛskɔrn] : [***mél eskern*** 1906] n.m. ; Moelle

**Mel-an-eskorn, an dra-he ga(v)on mad** : La moelle, je trouve ça bon *(Skrigneg)*

**MELAÑJIÑ** [me'lɑ̃:ʒi] : [***melañjiñ*** 1992] vb. ; (se) Mélanger

✗ *syn.* : ***meskañ*** ; & *cf.* : ***diveskañ***

**Tap teir delienn, un' da peb tra, ga tri plantenn : Melañjañ 'nê, flas(tr)añ 'nê mo(d)-se ha soulaj-hè ar *piqûre*** : Prendre trois feuilles, une contre chaque chose, avec trois plants : Les mélanger, les écraser comme ça et elles soulageaient la piqûre *(Laz)* ; **Me(d) ma gwas ne faote ket dèoñ chom (a)ssames ga'r re-all ha neump ket bet melañjet gou(de)-se, pugur nim zo chom(e)t ba New-York hag ar re-all zo chom(e)t ba Lodi** : Mais mon mari ne voulait pas rester avec les autres, nous ne nous somme pas mélangés ensuite, puisque nous sommes restés à New-York et les autres sont restés à Lodi *(Ar C'hastell-Ne)*

**MELCHON / MELCHEN** ['mɛlʃɔ̃n] ['mɛlʃən] : [vx. br. ***meltion*** ; ***melchonenn*** 1499] coll. (pl. **-enn** [mɛl'ʃɔ̃:nən]) ; (du) Trèfle (cf. **BEUC'H-VELCHEN** ; **FOENN-MELCHON**)

**Ba'r melchen ne(ve) vé gaz** : Il y a du gaz dans le trèfle nouveau *(Kleden)* ; **É peuriñ melchen (e)ma ar veuc'h** : La vache paît du trèfle *(Lannedern)* ; **Ur béc'h melchen** : Un fardeau de trèfle *(Berrien)* ; **Ha da gerc'had melchen d'ar c'heseg** : Et d'aller chercher de trèfle pour les chevaux *(Berrien)* ; **Had-melchen** : Des semences de trèfle *(Lannedern)* ; **D'ar mar(e)-se varvè ur bern lone(d) war ar melchen** : À cette époque beaucoup de bêtes mouraient à cause du trèfle *(Kareis)* ; **(A-)wechou vijent laket war ar melchen fresk ahe goud(e) an eost** : Parfois on les mettait sur du trèfle frais là après la moisson *(Skrigneg)* ; **Melchen dé vagañ ar c'herseg** : Du trèfle pour nourrir les chevaux *(Ponvel)* ; **Ah ! Pass melchen tomm ha' vïe ket êr da reïñ dê ! Hezh ree droug-kov dê** : Ah ! Y avait pas besoin de leur donner du trèfle chaud ! Ça leur donnait mal au ventre *(Kareis)* ; **Ah ya, melchen, hezh oa boued ar c'heseg ! Me(d) pé vïe ket melchen vis(e) daw reïñ lann** : Ah oui, du trèfle, c'était la nourriture des chevaux ! Mais lorsqu'il n'y avait pas de trèfle, on donnait de l'ajonc *(Kareis)* ; **Ah ! Melchen tomm n'é ket mad 'è, ar melchen zo *de l'azote* !** : Ah ! Du trèfle chaud, ce n'est pas bon non-plus, le trèfle, c'est de l'azote ! *(Skrigneg)* ; **Beñ ya, pigur oa mïoc'h lann ba'r parkeier 'vid melchon, ma peus c'hoant, d'ar mare-se !** : Ben oui, puisqu'il y avait plus d'ajonc dans les champs que de trèfle, si tu veux, à cette époque ! *(Kleden)* ; **Daw oa hadañ ! Hadañ greun blam d'ar melchon da boussad ha' bousse tro mis-mae, mis-mae / mis-even** : Il fallait semer ! Semer des graines pour que le trèfle pousse, il poussait vers le mois de mai, mai / jouin *(Plouïe)* ; **Ar melchon vresk oa mad d'ar c'heseg, me(d) pass mechon tomm, melchon bet chomet ba'r c'harr ha heñ oa ket mad dê, neuhe a c'hweent diwar hezh** : Le trèfle frais était bon pour les chevaux, mais pas du trèfle chaud, du trèfle resté dans la charrette, il n'était pas bon pour eux, alors ils gonflaient en le consommant *(Skrigneg)* ; **Me(d) pugur gou(de)-se renkeh lañsañ ar forc'had-melchon c'hoazh, sete gou(de) yee un tamm bihen 'dreñw ha sete heñw gouee be-vech !** : Mais puisque ensuite vous deviez encore lancer la fourchée de trèfle, donc après elle allait un peu en arrière et donc il tombait à chaque fois ! *(Plonee)* ; **Ar melchen, keid (e)mañ glas, (e)ma 'n dreujenn ha (e)ma 'n deliou hag ar fleur ! An dra-s(e) zo boued d'ar saout, med ma sec'h (a)naoñ, ar re-s(e) gouev toud ha jom keme(d) 'n dreujenn barzh** : Le trèfle, tant qu'il est vert, il y a la tige, les feuilles et les fleurs ! C'est de la nourriture pour les vaches, mais s'il sèche, elles tombent toutes seules et il ne reste que la tige *(Kleden)* ; **Pigur ar pezh ràè ar blas, pigur d'ar voenn é an deliou bihen oa ba'r melchen, ma peus ket deliou barzh ha traou ar mo(d)-s(e), beñ jom keme(d) 'n dreujenn hag ar loned zebègn ket hezh (a)nè** : Puisque ce qui donnait le goût, puisque pour le foin ce sont les petites feuilles qu'il y avait dans le trèfle, si tu n'as pas de feuilles et de trucs du genre, ben il ne reste que la tige et les bêtes n'en mangent pas *(Kleden)*

- **Melchen-glas** : Trèfle des prés (*trifolium pratense*) ; **Ar melchon-glas oa ket mad d'ar saout, c'hweo a rent diwar'naoñ** : Le trèfle des prés n'était pas bon pour les vaches, elles gonflaient en le consommant *(Skrigneg)* ; **Ar melchen-glas vis(e) a-bred 'vi(d)-se ! Ar melche-glas vis(e) mis-ebrel / mis-mae !** : Le trèfle des prés était donc tôt ! Le trèfle des prés était au mois d'avril / mai ! *(Kareis)* ; **Ar melchen-glas hadtàe, hadpoussè c'hoazh, me(d) ar melchen-ru tàe ket kin war-lerc'h** : Le trèfle des prés revenait, repoussait encore, mais le trèfle rouge ne revenait plus ensuite *(Kareis)* ; **Rar é ar beïsanted lar lakègn o saout war 'r melchen-glas ar mo(d)-s(e), d'ar cherseg oa ket dañjer (e-)bed** : Rares sont les paysans qui mettaient leurs vaches sur du trèfle des prés comme ça, pour les chevaux il n'y avait aucun danger *(Kleden)* ; **Ar melchen-glas ar mo(d)-s(e), vern ket pegen dru, n'é ket mad d'o(be)r voenn da hè, d'ar loned !** : Ainsi le trèfle des prés, peu importe à quel point il est gras, il n'est pas bon pour leur faire du foin, aux bêtes ! *(Kleden)* ; **Ar melchen-glas a bade pad an hañw pé vis(e) troc'het, me(d) 'benn ur mis goude hïe 'n traou-all (a)darr(e) hag a gontinüe pad an hañw, ma vije temz d'an dan, ma vije dru ar park !** : Le trèfle des prés tenait pendant l'été lorsqu'on le coupait, mais un mois après tu avais les autres à nouveau et ça continuait pendant l'été, s'il y avait de la fumure en dessous, si le champ était fertile ! *(Skrigneg)*
- **Melchen-gwenn** : Trèfle blanc (*trifolium repense*) ; **Ya, melchen-gwenn ha melchen-ru, ar reñ-h(e) oa a-peu-prè memes-mod** : Oui, le trèfle blanc et le trèfle rouge, ils étaient à-peu-près pareils *(Kareis)* ; **Melchen-*pâture*, melchen bihen, melchen-gwenn, ar re-s(e) oa mad ba'r voenn** : Du trèfle de pâture, du petit trèfle, du trèfle blanc, ils étaient bons dans le foin *(Kleden)* ; **Melchon-gwenn zo 'è ha melchon-glas ha heñ oa ar gwellañ, ar melchon-glas** : Il y a aussi du trèfle blanc et du trèfle des prés, c'était le meilleur, le trèfle des prés *(Skrigneg)*
- **Melchen-hadañ** : (du) Trèfle à semer ; **Pe-sort melchen ? Oh ! Melchen-hadañ** : Quelle sorte de trèfle ? Oh ! Du trèfle à semer *(Kareis)*
- **Melchen-koat** : Trèfle rampant (*trifolium repens*) ; **An dra-he é ar melchen-koat ! Ba-mesk ar peuriñ !** : Ça c'était le trèfle rampant ! Parmi la pâture ! *(Skrigneg)*
- **Melchon-ru** : Trèfle rouge (*trifolium rubens)* ; **Ya, melchon ru ha heñ oa ket ken sañsubl** : Oui, du trèfle rouge, il n'était pas si important *(Skrigneg)* ; **Tri sort melchen a oa : Melchen-glas, melchen-ru ha melchen-gwenn** : Il y avait trois sortes de trèfles : Trèfle des prés, trèfle rouge et trèfle blanc *(Skrigneg)* ; **Melchen-ru vije laket 'vi(d) ar c'heseg ! Fleur ru ahe gis-se, ya** : On mettait du trèfle rouge pour les chevaux ! Des fleurs rouges là comme ça, oui *(Skrigneg)* ; **Ar melchen-ru neus keme(d) ur mar(e) 'naoñ, hezh oa mad pad ur mis pet(r)a !** : Le trèfle rouge n'a qu'une époque, il était bon pendant un mois quoi ! *(Kareis)*
- **Paner-melchen** : Panier à trèfle ; **Ba'r baner-melchen vïe** : C'était dans le panier à trèfle *(Ponvel)*

**MELC'HWED / MELC'HOD / MELVED** ['mɛlh(w)əd-t] ['mɛlhɔd-t] : [***melhuedenn*** 1499] coll. (sing. **-enn** [mɛl'hwe:dən] [mɛl've:dən]) : Limaces

**Dow rumm melc'hwed zo** : Il y a deux espèces de limaces *(Lannedern)* ; **Ar melved a gav mad 'nê 'è hag ar lapoussed !** : Les limaces aussi les trouvent bonnes (pommes) et les oiseaux ! *(Skrigneg)* ; **Ma kerzhfe ur velvedenn war-droc'h ar lañwn, droc'hfe ket he c'hov** : Si une limace avançait sur le tranchant d'une lame, elle ne se couperait pas le ventre *(Duod)* ; **Amañ zo ur velvedenn** : Ici il y a une limace *(Skrigneg)* ; **Debet vent, eint aet gad ar melved ! Ar melved a teu 'benn deusoute** : Elles sont mangées, prises par les limaces ! Les limaces en viennent à bout *(Skrigneg)* ; **Oh ! N'é ket ga'r melved vegn debet !** : Oh ! Ce ne sont pas les limaces qui les mangent ! *(Poullaouen)* ; **Heñ n'é ket mad, heñ n'é ket tueed ! N'é ket mad memes da spah ar melved !** : Il n'est pas bon, il n'est pas doué ! Il n'est pas même pas bon pour châtrer les limaces ! *(Skrigneg)* ; **(Ne)med-seped vije daw despun 'nê dre ma gouïent kuit dê da vreiniñ ha d'ond ga'r melved !** : Si ce n'est qu'il fallait les ramasser au fur et à mesure qu'elles tombaient pour éviter qu'elles ne pourrissent et qu'elles soient prises par les limaces ! *(Skrigneg)* ; **Med ! Me zo sur n'é ket braw spahiñ ar melved, ar c'hontrel 'n-hi(n)i é : Beañ tueed ! Gav ket dit ?** : Mais ! Je suis sûre que ce n'est pas évident de châtrer les limaces, c'est le contraire : Être doué ! Tu ne trouves pas ? *(Skrigneg)*

- **Kerc'hei a les pesk bihan / A zeb melc'hwedenn d'he c'hoan** : Héron qui laisse petit poisson / Mange limace à son souper (c-à-d. Qu'il ne faut pas faire la fine bouche sous peine de misère) *(Plouïe)*
- **Melc'hod-podeg** ['mɛlhɔt'po:dəg-k] : Escargots *(Pleiben)*
- **Spahañ melc'h(w)ed** : Châtrer les limaces (les couper en deux) ; **Aet é da spahañ melc'hed** : Il est parti châtrer les limaces *(Plouïe)*

**MELEGAN** [me'le:gɑ̃n] : [***melegan*** 1983] n.m. (pl. **-ed** [mele'gɑ̃:nəd-t]) ; Blondinet

**MELEN / MER'N** ['me:lən] ['mejlən] [mern] : [vx. br. ***milin*** ; ***melen*** 1499] ad. : Jaune / Blond(e) / Mûre (pomme) (cf. **BEG-MELEN**)

**Ur bann'ig hini melen** : Un petit verre de jaune (pastis) *(Ar Fouillez)* ; **(A)valou melen** ['mejlən] : Des pommes mûres *(Pleiben)* ; **Fleur melen ahe his-se un tamm ha c'hoazh zo mad d'o(be)r saladen 'e, ba kalz a barkeier zo deus ar re-he** : Des fleurs jaunes là-même un peu et encore c'est bon également pour faire de la salade, il y en a dans beaucoup de champs *(Plouïe)* ; **Ur gaseg velen** : Une jument jaune *(Lokmarïa)* ; **Ya, deliou bras, memes-(hi)ni 'è ha re ga o strilhou deut mer'n ahe toud barzh 'è** : Oui, de grandes feuilles, c'est le même aussi et ceux dont les filets sont aussi devenus tout jaunes là à l'intérieur *(Pluskelleg)* ; **Lann zo, ma'hat feus bet gwel(et) bodennou zo chomet ahe his-s(e) pa vé fleur mer'n neuhe, med ar re-he vije troc'het yowankoc'h** : De l'ajonc c'est, tu as probablement vu des bosquets qui sont restés là quand ils sont alors jaunes en fleure, mais on les coupait plus jeunes *(Plourac'h)* ; **Ur stalvêr, 'velt ur sourd (ne)med-seped hezh so rous-du 'velt un èer hag ar sourd so mer'n ha du ! Ha moannac'h é !** : Un triton, comme une salamandre si ce n'est qu'il est brun comme une vipère alors que la salamandre est jaune et noire ! Et il est plus mince ! *(Skrigneg)* ;

- **Elest(r) dour melen** : Iris sauvages jaunes *(Poullaouen)*
- **Pri-melen** : (de l') Argile ; **N'é ket memes liw é ! Egile zo pri-melen 'ha !** : Elle n'est pas de même couleur ! L'autre, ma foi, c'est l'argile ! *(Brennilis)*

**MELENIÑ / MELEINIÑ** [me'leni] [me'lejni] : [***melenaff*** 1633] vb. ; Jaunir / Mûrir (pommes)

**Ba'r wrac'hell, war bern id blam dê da soutaad**, **da veleiniñ** : Dans la meule, sur le tas de blé pour qu'elles s'assouplissent, pour qu'elles mûrissent *(Pleiben)*

**MELIN / MILIN** ['mɛ̀:l(ən)] ['mi:l(in)] : [vx. br. ***molin*** ; ***melin*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [mɛ'linu] [mi'linu]) ; Moulin

✗ *m. comp.* : ***men-ar-vilin, rod-milin***

**Sell beb-hi(ni) 'h ee d'ar vil' dostañ daoñ !** : Chacun allait donc au moulin le plus proche ! *(Skrigneg)* ; **Ar re oa proprïeter d'ar vil' vije 'chom 'us d'ar vil'** : Ceux qui étaient propriétaires du moulin habitaient au-dessus du moulin *(Skrigneg)* ; **Ma zad oa yowank pa oa deut d'ar velin ahe** : Mon père était jeune lorsqu'il est venu au moulin *(Berrien)* ; **Deus ar velin é aet d'ar skol** : Du moulin, il est allé à l'école *(Berrien)* ; **Ha petra oa ar labour neuhe ba'r velin ?** : Et quel était donc le travail au moulin ? *(Plouïe)* ; **Aet oan da wel ar velin med boñ un ti é bremañ** : J'étais allée voir le moulin mais bon c'est maintenant une maison *(Plouïe)* ; **Me(d) an dra-he oa ur vil' da zreilhañ 'nê gross** : Mais c'était un moulin pour les hacher grossièrement *(Skrigneg)* ; **Ar gwinizh vij(e) dorn(e)t, vije kass(et) d'ar vil' ha vije gwraet bleud gantañ** : On battait le blé, on l'envoyait au moulin, on en faisait de la farine *(Lokarn)* ; **Me(d) p(é) oan deut deuh ar velin da Nikelve me ouïen ket brezhoneg** : Mais lorsque je suis venue du moulin à Niquelvez je ne savais pas le breton *(Berrien)* ; **Ha na bet ur feurm ha he dow vreu(r) na bet bep a vil(in)** : Elle eut une ferme et ses deux frères eurent un moulin chacun *(Skrigneg)* ; **Ur vil' da zrailhañ 'nê vije ! Deus an daol vije staget ha biñset war an daol ahe** : Il y avait un moulin pour les hacher ! On le fixait à la table et on le vissait là sur la table *(Bolazeg)* ; **Oa ket deuh mekanikou dé val(añ) ar greun war (a)r c'hampagn, vi(se) daw mond d'ar vel' vras** : il n'y avait pas de machine pour moudre le grain à la campagne, il fallait aller au moulin, au grand moulin *(Kleden)* ; **Seto vis(e) kasset greun dé val(añ) d'ar vel' (e)vid pemzeg tevezh matre'n** : Donc on apportait du grain à moudre au moulin pour quinze jours peut-être *(Kleden)* ; **Me zo bet ba mil' Grec'h Niver ahe, me(d) pass ba'r vil' gozh ahe n'on ket bet, nann...** : Je suis allé au moulin de Krec'h Niver là, mais je ne suis pas allé au vieux moulin là, non *(Skrigneg)* ; **Ur vel' zo ha oa daw treus ar stêr ga'r greun war ho kein ha dond en-dro ga'r sac'had-bleud d'an tu-h(ont)** : Il y a un moulin et il fallait traverser la rivière avec le grain sur le dos et revenir le sac de farine là-bas *(Sant-Wazheg)* ; **Med lod 'h ee ga o heñi da Speied, ba Rubran oa ur velin-all ha ahe gis-se haller 'h o(be)r toud mod-all** : Mais certains apportaient le leur à Spézet, il y avait une autre moulin à Rubran et là on pouvait tout faire sinon *(Sant-Wazheg)* ; **Hoñzh zo 'velt ur vil' !** : Elle est comme un moulin

(à parole) *(Skrigneg)* ; **Da 'r lenn tàe an dour d'ar vel(e)n ha ahe go(ude)-se vïe gwraet ar bir** : L'eau venait du barrage au moulin et là ensuite on faisait le bief de moulin *(Speied)* ; **Heñ na hadgwraet ar vil(in) toud ga *une turbine* ! Ha goude 'ha ! Me lar dit oa vounnus 'ta ! Treiñ ar vil(in) !** : Il avait refait tout le moulin avec une turbine ! Et après ma foi ! Je peux te dire que c'était rapide de tourner le moulin ! *(Skrigneg)* ; **An dud gassè ar re-s(e) hag ar re ga(v)è lar vis(e) re lous o re 'benn karg(añ) (a)nê d'ar vel' war-lerc'h d'o(be)r greun, petram memes da had(añ) 'è** : Les gens les apportaient et ceux qui trouvaient que les leurs étaient trop sales pour les charger ensuite au moulin pour faire du grain, ou bien même aussi pour les semer *(Karais)* ; **Ar vardell, ene vije kalz a zour, pugur da gass an dour da mil(in) Créc'h Niver hag a teue deuh Mil(in) Drakel ! E(rr)i oa stanket an dour d'ond d'ar vil(in)** : Le batardeau, il contenait beaucoup d'eau, puisque pour envoyer l'eau au moulin de Créc'h Niver qui venait du Moulin Draguel ! L'eau était barrée pour aller au moulin *(Skrigneg)*

- **Gwar(e)g-ar-glaw deus ar mitin / Digass dour d'ar velin** : Arc-en-ciel du matin amène l'eau au moulin *(Kleden)*
- **Melin-bate** : Moulin à pâté / Hachoir à viande ; **Da zrailh(añ) ar c'hig, ar vel'-bate ahe** : Pour hacher la viande, le hachoir à viande là *(Plouïe)* ; **Ar velin-bate oa ket bras, gis-se vij(e) ket gwraet re heñ !** : Le moulin à pâté n'était pas grand, ainsi on ne faisait pas trop hein ! *(Berrien)* ; **Brem(añ) vé gwraet ga'r vel'-bate, me(d) neuhe oa ket re-elektrik** : De nos jours on fait au moulin à pâté, mais alors ce n'étaient pas des électriques ! *(Berrien)*
- **Melin boued-moc'h** : Moulin pour la nourriture des cochons ; **Ar c'herc'h pa vise malet vise ket separet ar bleud deus ar c'herc'h, heñ vise malet ga ur vilin boued-moc'h ma peus c'hoant** : Lorsqu'on moulait l'avoine on ne séparait pas la farine de l'avoine, on la moulait grâce à un moulin pour la nourriture des cochons si tu veux *(Ponvel)*
- **Mel'-gafe** : Moulin à paroles (d'une tonalité monocorde et ennuyeuse) ; **Hoñzh so 'velt ur vil'** : C'est un moulin à paroles *(Skrigneg)* ; **Houzh so ur vel'-gafe, aet oun skuizh gati !** : C'est un moulin à paroles, elle me fatigue ! *(Plouïe)*

**MELINER / MILINER / MEILHER / MELOUR** [mɛ'liːnər] [mi'liːnər] ['mɛʎər] ['meːlur] : [***melinhezr*** 1499] n.m. (pl. **-ien** [mɛle'nɛrjən] [mili'nɛrjən]) ; Minotier / Meunier

**Ar vilinerien oa pinvidig a-walc'h toud !** : Les meuniers étaient tous relativement riches ! *(Skrigneg)* ; **Goud(e)-se neuhe vije gwraet an dra-he ga'r meilher ba'r vel(in)** : Alors ensuite on faisait ça par le minotier au moulin *(Pleiben)* ; **Ar miliner bras** : Le grand meunier *(Poullaouen)* ; **Heñw vis(e) labour(a)d ba-ti ur melour pé oa-heñw divezher** : Il travaillait chez un minotier lorsqu'il était journalier *(Speied)* ; **Ar meliner, ya ! Hag a vije ar vil(in) ba ur c'horn deuh penn-traoñ an ti hag ar saout ba'r penn-all !** : Le meunier, oui ! Et le moulin était dans un coin du bas de la maison et les vaches à l'autre bout ! *(Skrigneg)* ; **Ur meliner oa ur vicher ! Vij(e) ket ka(v)et bleud ar mo(d)-se, houzoh walc'h, toud ar merc'hed vije essañ mond gantoñ blam dê da gaoud un tamm bleud !** : Meunier c'était un métier ! On ne trouvait pas de farine comme ça, vous savez bien, toutes les femmes essayaient d'aller avec lui afin d'avoir un peu de farine *(Skrigneg)* ; **Pa 'h ee d'ar bal a ree ur ruilh ba'h ar bleud, pugur oa i dad oa meliner, blam da lar(e)d oa meliner ha vije e(rr)o bleud toud pé 'n-om ga(v)e ba'h ar bal !** : Lorsqu'il allait au bal, il se roulait dans la farine, puisque son père était meunier, pour dire qu'il était meunier, il était devenu tout enfariné lorsqu'il se retrouvait au bal ! *(Skrigneg)*

**MELL** [mɛ̀l] : [***mella, melli*** 1659] vb. ; Mêler

- **(E)n-om vell deus** : Se mêler de (s'occuper de) ; **Ha goude ma komañset da (e)n-om vell deus ar c'h-*Comité des Fêtes* ha deus an *Amicale Laïque*** : Et ensuite je commençais à me mêler du Comité des Fêtes et de l'Amicale Laïque *(Kalaner)*

**MELL** [mɛ̀l] : [***mell*** 1716] n.m. ; (devant un n.) Énorme / Grande quantité de

**Ar richenn lar oa-hañw ur mell dèn bras** : D'après la légende c'était un géant *(Landelo)* ; **Toud ar mell rec'her zo ba ene** : Toutes les roches énormes qui sont là-bas *(Landelo)* ; **Ha voa ur mell chato ene paotr-powr !** : Et il y avait là-bas un énorme château, mon pauvre ! *(Plonee)* ; **Hag an hini gozh ba lost an ti ur mell butun en he vri** : Et la vieille dans le bout de la maison qui prisait une grande quantité de tabac *(An Uhelgoat)* ; **Ur mell faout zo ba'r voger** : Il y a une énorme fente dans le mur *(Poullaouen)* ; **Mell barrikenn kemend-all voa war'nèi** : Sur elle se trouvait une toute aussi énorme barrique *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Un tamm marc'h-kampagn ha' ràe ur mell heubeul doc'h** : Une sorte de cheval de campagne qui vous donnait un gros poulain *(Kleden)* ; **Un neubeud re-yowank na làer(e)t dow vell fri-lous da Louïs** : Quelques jeunes avaient volé deux gros dindons à Louis *(Kleden)* ; **Heñ na ur mell lost sur a-walc'h, n'on ket bet wel amañ...** : Il avait sûrement une grosse queue, ici j'ai pas été voir... *(Plouïe)* ; **Ur mell cherdin vras, pér ha plant ha beb sort traou voa (iv)e hag aleou bras voa** : Un énorme jardin, il y avait aussi des poires et plantes de toute sorte ainsi que de grandes allées *(Plonee)* ; **Ha mé mo lâet mé lapin a-raog, me zo 'hond da roiñ ur mell taol dèoñ hag voa war-gorr(e) e gein, war-gorr(e) e vin** : Moi j'aurai tué mon lapin avant, je vais le donner un grand coup sur le dos, ou sur la gueule *(Sant-Wazheg)* ; **Meñ meus bet beb tro bar(a) (a-)ziwar ar planken ha vïe tapet din diga'r mevel ha vïe troc'het ur mell treuchenn, un' ar mod-se** : J'ai eu chaque fois du pain de la planche que le domestique me prenait et on me coupait une grosse tranche, une comme ça *(Plonee)* ; **Na troc'het ur mell bar(a) deg lur ha troc'h(et) ur rondellenn tro-war-dro deuh ar bar(a) ha na rôet (a)nèi dèoñ d'hond gantoñ** : Elle coupa un gros pain de dix livres et elle coupa une rondelle tout autour du pain et lui donna pour aller *(Landelo)* ; **Oy ! Ur mell torzh pevarzeg lur !** : Oh ! Une énorme tourte de quatorze livres ! *(Pleiben)* ; **Gwelien, vije poahet patates, ur mell poufèr a vije ha amañ oa ur chiminal ahe ba'r hreñch a-dreñw ha vije poahet ur poufèrad-patates** : La pâtée, on cuisait des patates, il y avait une grosse marmite, il y avait ici une cheminée dans la grange derrière et on cuisait une marmitée de patates *(Berrien)* ; **Raog an dra-he neuhe vïent livet, vïent birvet 'bar(z)h vïe lakeet ar liw ! Ha vïe birv(et) ba ur mell chidour(e)nn ah(e) !** : Ils (les bas) étaient teints alors avant ça, on les bouillait avant de mettre la teinture ! Et ça bouillait là dans un énorme chaudron ! *(Kolloreg)*

- **Mell-bern** : Énorme tas (de) / Très gros tas (de) ; **Deut voa ur mell-bern keuneud, paot-powr, ur mell-bern fagod** : Un énorme tas de branchages apparut, mon pauvre, un énorme tas de fagots *(Plonee)* ; **D'o(be)r ur mell-bern koat u(he)l-u(he)l ha-toud !** : Pour faire un énorme tas très-très haut et tout ! *(Kleden)*
- **Mell-pezh** : Énorme / Très gros (-se) ; **Ur mell-pezh tra ! Ar vag divêd zo bet war ar stêr-vras 'e** : Une énorme chose ! Également le dernier bateau qu'il y a eu sur le canal *(Pleiben)*
- **Pezh-mell** : Énorme / Très gros (-se) ; **A-drañw ar puñs oa ur pezh-mell men sanket un tamm ba'n douar** : Derrière le puits se trouvait une très grosse pierre un peu enfoncée dans le sol *(Lokmarïa)*

**MELL-DIVELL** [mɛ̀ldivɛ̀l] : ad. ; En vrac

**Laret (e)ma Paol-gozh (o) hond mell-divell (e)tresseg an ivern ha tan gantoñ ba'n e rèr** : Dites que c'est le vieux Paul (diable) qui rentre en vrac en enfer, il avait le feu au cul *(Poullaouen)*

**MELL-KEIN** [mɛl'kɛjn] : [***mel queïn*** 1633] n.m. ; Échine (de porc)

**Ar mell-kein ha ar linenn-kein vije troc'het neuhen ha vije gwraet kostïennou** : On coupait alors l'échine et la colonne vertébrale et on faisait des côtes *(Berrien)* ; **Partoud-partoud ha rôet un tamm kig, pa teuent da bidiñ teue un tamm kig gate ! Un tamm mell-kein !** : Absolument partout et on donnait un bout de viande, lorsqu'ils venaient prier, ils emportaient un bout de viande ! Un peu d'échine ! *(Skrigneg)* ; **Mell-kein, ya, me(d) an hin(i) vije d(a) lah(añ) ar pe-moc'h, heñ 'h ee an tamm gwellañ deuh ar pe-moc'h gantoñ, heñ nije ar müañ chañs !** : De l'échine oui, mais celui qui devait tuer le cochon emportait le meilleur bout du cochon, c'est lui qui avait le plus de chance ! *(Bolazeg)*

**MELLAD** ['mɛləd-t] : [***mellad*** XIX[e]] n.m. ; Énorme / Gros (-se)

**Ha barbioles, ar re-h(e) so douss, melladou** : Et des cerises hâtives, elles sont douces, des grosses *(Laz)* ; **Me(d) petrabes vije 'mes-tra heñ ! Melladou !** : Mais il y avait quand-même des betteraves hein ! Des énormes ! *(Ar Fouillez)*

**MEMES** ['mɛməz-s] : [***memes*** 1623] ad. ; Même

**Meump ket memes brezhoneg** : Nous n'avons pas le même breton *(Berrien)* ; **Bremañ an amzer n'é ket kin memes stumm (e)vel oa** : De nos jours le temps n'est plus ce qu'il était *(Plouïe)* ; **Memes oad ganen-me a-peu-prè** : À peu près du même âge que moi *(Plouïe)* ; **Hag ar re-he oar mond partoud memes war-horr(e) ar soliou** : Et ils savent aller partout même sur le plafond *(Plouïe)* ; **Ha heus ket droad memes ?** : Tu n'as même pas le droit ? *(Berrien)* ; **Memes pé oa ganet ma merc'h, oa ket deut da wel (aha)naon 'è** : Même lorsque ma fille naquit, elle ne vint pas non-plus me voir *(Speied)* ; **Hemañ zo ginou-dru (a)blam n'é ket kapat da respont (e)vel so gleet d'ar gomjou a vé kaoseet gantoñ hag un tamm bihen, kalz memes, fougeer** : C'est un vantard, car il n'est pas capable de répondre comme il faut aux paroles qu'on lui dit et qu'il est un petit peu, voire beaucoup, vantard *(Lokmarïa)* ; **Toud an dud neugn ket memes karakter, ga'r c'heseg oa (iv)e memes-mod** : Tous les gens n'ont pas le même caractère, c'était pareil pour les chevaux *(Plouïe)* ; **Pedur memes toud an dud neus an dra-he, metamant memes kartoniou** : Puisque même tout le monde a ça, ou même des cartons *(Skrigneg)* ; **Ya, dow mem oa daw dê kaoud !** : Oui, il leur fallait même en trouver deux ! *(Motre)* ; **Bern dac'h ma re ra memes poues gate** : Beaucoup des miennes font le même poids qu'elles *(Speied)*

- **Ar memes-heñi** : Le même ; **Nôa ket droad ar memes-heñi dé dap(ed) an dour bemde** : Le même n'avait pas le droit de prendre l'eau quotidiennement *(Sant-Wazheg)*
- **Ar memes-re** : Les mêmes ; **N'é ket memes re** : Ce ne sont pas les mêmes *(Plouïe)* ; **A-wichou vije chikan pa vijer charr ar vapeur ha lod houllent ket lak(ad) o c'heseg da chechañ hag sell é re memes-re vije 'labour(a)d dalc'h-mad, houzoh walc'h** : Il y avait parfois de la chicane lorsqu'on tirait la batteuse à vapeur et certains qui ne voulaient pas faire tirer leurs chevaux et c'est donc toujours ceux des mêmes qui travaillaient, vous savez bien *(Skrigneg)*
- **Memes na gou(de) + *vb. conj.*** : Quand bien-même ; **Hag an elvajou bras vo gouest d'ober resultaiou koulz 'vel ree ar re-vihen, memes na gou(de) n'o kimed c'hwi hag ho kwreg d'n-im okup deuhoute** : Et les grands élevages seront capables de faire autant de résultats que ne le faisaient les petites, quand bien-même il n'y aura que vous et votre épouse pour vous en occuper *(Lannedern)* ; **N'eus mestr (e-)bed kin, n'eus ket labour kin, an dra-he zo koñ ! Ar mestr renk be heñ ! Memes na gou' hones kalz arc'hant, pugur deb anê ray ket, ar re-he yey un tamm m(e)nnag** : Il n'y a plus de patron, il n'y a plus de travail, c'est con ! Il doit y avoir un patron hein ! Quand bien-même il ne gagne pas beaucoup d'argent, puisque il ne va pas le manger, il ira bien quelque part *(Lannedern)*
- **Memes tra** : Pareil / (c'est la) Même chose ; **Memes tra** : C'est la même chose *(Pleiben)* ; **Ha bremañ n'é ket memes tra kin, bremañ zo pomperien ha be zo kamionou-dour ha tüiojou ha bep seurt traou toud** : Et maintenant ce n'est plus pareil, maintenant il y a les pompiers, et il y a les camions à eau, et des tuyaux, et toutes sortes de choses *(Plouïe)*
- **War ar memes tro** : Par la même occasion ; **Ha sell gis-se vijen (e)n-om okupiñ deus mamm war ar memes tro** : Et tiens comme ça je m'occupais de ma mère par la même occasion *(Kallag)*

**MEMES-HINI / MEMES-HEÑI** ['mɛməs'hiːni] ['mɛməs'hɛ̃j] : ad. ; Identique

**Ya-ya, ar gomz so memes-heñi** : Oui-oui, le mot est identique *(Speied)* ; **Ar poues deus gavotenn Kost-er-c'hoat hag ar Fissel a zo memes-hini** : L'appui de la gavotte Kost-er-c'hoat et le Fissel est identique *(Plourac'h)* ; **Beñ ar pouesou war an douar n'eint ket memes-hini** : Ben les appuis au sol ne sont pas identiques *(Plourac'h)*

**MEMES-MOD / MEM-MOD / MEH-MOD** ['mɛməs'mo:d-t] [mɛs'mo:d-t] [mɛm'mo:d-t] [mɛh'mo:d-t] : ad. ; Pareil (-le) / De la même façon / Sur le même modèle / À la même enseigne

**Ha bremañ n'é ket meh-mod tre** : Et actuellement ce n'est pas tout à fait pareil *(Skrigneg)* ; **Un tamm é meh-mod ahe walc'h** : C'est pratiquement un peu la même choses *(Skrigneg)* ; **Toud omp ket gwraet memes-mod** : On n'est pas tous fait pareil *(Plouïe)* ; **Ha lar meh-mod daoñ** : Et il lui dit de la même façon *(Landelo)* ; **Oh ! N'eus ket mem-mod** : Oh ! Il n'y a plus autant *(Kolloreg)* ; **Amañ hi-mañ oa memes-mod 'vid ba lec'h-all !** : C'était pareil ici qu'ailleurs ! *(Lannedern)* ; **Ah nann ! N'é ket tamm e-bed meh-mod !** : Ah non ! Ce n'est pas du tout pareil ! *(Skrigneg)* ; **Brennilis, Ar Vouilhe, Boneur, ar memes-mod parlant** : Brenniliz, La Feuilhée, Botmeur, exactement le même parler *(Lannedern)* ; **E gan n'o ket memes-mod** : Son chant n'est pas pareil *(Plourac'h)* ; **N'eint ket memes diskadurezh na memes-mod** : Ils ne sont pas de même éducation si sur le même modèle *(Berrien)* ; **Ha Jean 'h a mad 'e ? – Memes-mod** : Et Jean va bien aussi ? – Pareil *(Skrigneg)* ; **Med peus kime o(be)r an dra-he war ho tok hag é meh-mod !** : Mais tu n'as qu'à faire ça sur ton chapeau et c'est pareil ! *(Landelo)* ; **Goud(e) c'hoazh neuhe a vé gwraet memes-mod** : Encore après alors on fait de même *(Skrigneg)* ; **Oh ya ! N'é ket tamm (e-)bed meh-mod !** : Oh oui ! Ce n'est pas du tout pareil ! *(Skrigneg)* ; **Med oa ket tamm (e-)bed memes-mod neuhe 'vel (e)ma brem(añ)** : Mais ce n'était pas du tout pareil alors que c'est maintenant *(Sant-Wazheg)* ; **Ah beñ matre'n ga(v)eh ket mem-mod 'vel a laron doc'h an dra heñ !** : Ah ben peut-être que vous ne trouverez pas pareil que je vous dis la chose hein ! *(Speied)* ; **Bremañ n'eus ket moien d'ond barzh kin, me(d) ar vil(in) zo chomet ah(e) memes-mod** : Maintenant on ne peut plus y entrer, mais le moulin est resté là à l'identique *(Skrigneg)* ; **Ne gaoseomp ket mem-mod 'vel re Sant-Hern (aha)namp, pass toutafed, med Kleden, Kleden gaosev mad 'vel Speied** : Nous ne parlons pas pareil que les Saint-Herninois, pas tout à fait, mais Cléden, Cléden parle bien comme Spézet *(Speied)* ; **Heñ ? Ya-ya ha bremañ ma 'h eeint war jerdin d'un'-all bennaket, beñ neuhe an dud teu da chikanañ, med gwech-all toud an dud oa me(me)s-mod !** : Hein ? Oui, oui et maintenant si elles vont sur le jardin d'un autre, ben alors les gens viennent gueuler, mais autrefois tous les gens étaient à la même enseigne ! *(Berrien)* ; **Ha n'é ket meh-mod partoud ! Gwel(ed) a res an harne pe-naos (e)ma** : Ce n'est pas pareil partout ! Tu vois comment est l'orage *(Skrigneg)*

- **'Vid … mem-mod** : Idem pour … ; **Daw 'h o(be)r ha kaierou zo ahe toud, 'vi(d) ar loned meh-mod, lak ar bouklou dê toud** : Il faut faire et il y a des cahiers et tout, idem pour les bêtes, leur mettre toutes des boucles *(Kergloff)*
- **Mem-mod (e)vel** : Pareil que / Comme ; **Peus kime ober meh-mod (e)vel a laron doc'h** : Vous n'avez qu'à faire comme je vous dirai *(Landelo)* ; **Daon an dra-he zo mem-mod ur wech ha negn disket (e)vel keseg 'ha** : Dam ça c'est pareil une fois qu'ils ont appris comme les chevaux ma foi *(Skrigneg)* ; **Mem(e)s-mod 'vel ur paotr yowank !** : Comme un jeune homme ! *(Plouïe)*
- **Mem-mod ha(g)** : Pareil que / Comme ; **Mem-mod ha'n dén kamm oa, diformet e droad oa** : Il était comme un boiteux, son pied était déformé *(Plonee)* ; **Aet é toud ar voutik kuit mem-mod ha(g) (a-)raog, voa kime Yann toud (a)darre** : Toutes ont disparu comme avant, il n'y avait encore plus que Yann *(Plonee)*
- **Memes-mod tra (e)vel** : Exactement la même chose que ; **Ah ya ! Memes-mod tra (e)vel pa vé troc'het bara** : Ah oui ! Exactement la même chose que quand on coupe du pain *(Lokmarïa)*

**MEMES-TRA / (ME)MES-TRA** [mɛm(ə)s'tra] [məs'tra] : ad. ; Quand-même / & Malgré tout

**Memes-tra lar** : Ça dit la même chose *(Speied)* ; **Med ar re-he vise labourad assames ganomp memes-tra** : Mais nous travaillions quand-même ensemble *(Plouïe)* ; **N'oc'h ket deut da wel aha(n)on-me memes-tra** : Vous n'êtes quand-même pas venu me voir *(Skrigneg)* ; **Sur a-walc'h na bet memes-tra** : Il avait quand-même sûrement eu *(Skrigneg)* ; **Me zo deuh ar rass breton memes-tra** : Je suis quand-même d'origine bretonne *(Berrien)* ; **Med ar pezh oa memes-tra** : Mais malgré tout *(Plouïe)* ; **Med memes-tra Jakes ! Peus ket gwraet se ga ma mamm (a)han(o)h ?!** : Mais quand-même Jaques ! Tu n'as pas fait ça avec ma mère ?! *(Sant-Hern)* ; **(A-)benn ar fin oamp deut memes-tra (a-)benn da ziminüiñ (a)nèoñ** : Pour finir nous étions quand-même arrivés à le diminuer *(Plouïe)* ; **Memes-tra ar re-he ouïe a-walc'h la oa ar boesson** : Mais quand-même ils savaient bien qu'il y avait de l'alcool *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ba'r foñs, memes-tra é !** : Au fond, c'est la même chose ! *(Speied)* ; **Ya-ya-ya ! Ha vije laket 'mes-tra ba'r soubenn ha goude ga'n ekumour vije tennet…** : Oui-oui-oui ! Et on mettait quand-même dans la soupe et après avec l'écumoire on enlevait… *(Berrien)* ; **Ha pa vijent tapet deuh ar c'ha(v)ell deuh ar mintin teue ar moged deuh o rewr ken gwleb 'vel vij(e) o rewr ha tomm memes-tra !** : Et lorsqu'on les prenait du berceau le matin, de la fumée s'échappait de leur derrière tellement leur derrière était mouillé et chaud malgré tout *(Skrigneg)*

- **Memes-tra walc'h** : Tout de même ; **Memes-tra walc'h, michañs** : Tout de même, j'espère *(Laz)*
- **Pitoiabl é memes-tra !** : Si ce n'est pas pitoyable ! ; **Negn ket souetet blavezh mad diñ, pitoiabl é memes-tra gwel pe-gen difoutr eint memes-tra ga'r re-all** : Ils ne m'ont pas souhaité la bonne année, si ce n'est pas pitoyable de voir à quel point ils sont quand-même indifférents aux autres *(Skrigneg)*

**MEMOR** ['me:mɔr] : [***memoar*** XVI[e]] n.m. ; (de la) Mémoire

**Memor nagn** : Ils avaient de la mémoire *(Skrigneg)* ; **Dre e vemor (e)ma hond da gontañ dec'h toud pezh zo disklêriet** : Il va vous conter de mémoire ce qui s'est joué *(An Uhelgoat)*

**MEN / MIN** [mɛ̃:n] [mɛn] [mi:n] : [vx. br. ***maen, main*** ; ***maen*** 1499] n.m. (pl. **mein** [mɛjn]) ; Pierre (cf. **PIKER-MEIN**)

**Labour ar vein** : Travailler la pierre *(Landelo)* ; **Douarou ha vise kalz mein war'nê** : Des terres très rocailleuses *(Plouïe)* ; **N'oc'h ket (e)vid taol ho poutou, kar ar vein zo kared** : Vous ne pouvez pas ôter vos chaussures, car les pierres sont dures *(Berrien)* ; **Petram da zestum mein vijemp kass(e)t 'è !** : Sinon on nous envoyait aussi ramasser des pierres ! *(Skrigneg)* ; **A-drañw ar puñs oa ur pezh-mell men sanket un tamm ba'n douar** : Derrière le puits se trouvait une très grosse pierre un peu enfoncée dans le sol *(Lokmarïa)* ; **An oaled oa mein ha noa torret gwal e**

**gein** : L'âtre était en pierre ça lui avait cassé la colonne vertébrale *(Kergrist)* ; **Vije ur min ba ar vagor** : Il y avait une pierre dans le mur *(Duod)* ; **Hag e reent kime chikanañ anèoñ ! Ha chetañ mein war'nèoñ !** : Elles ne faisaient que de l'engueuler ! Et de lui jeter des pierres ! *(Landelo)* ; **Tufew zo ur men ha' les(k) passeal an dour barzh ennoñ, ma vé ket brein 'nèoñ** : Du tuffeau, c'est une pierre qui laisse passer l'eau, si elle n'est pas décomposée *(Speied)* ; **Med kalz pelloc'h vije da ho(be)r un dôenn ga mein-gozh (e)vid ga mein-neve** : Mais c'était beaucoup plus long de faire un toit de vieilles ardoises que de nouvelles *(Skrigneg)* ; **Taped ar vassetenn gad ur poeñson pe ur gisell da skoiñ war un men mennaket** : Prendre la massette avec une pointerolle ou un ciseau à pierre pour frapper sur une pierre quelconque *(An Uhelgoat)* ; **Rôet ur pezh taol-penn ba'r morgleuñ hed an hent, eürusamanet oa ket (a) vein !** : Donné un sacré coup de tête dans le reste de talus le long de la route, heureusement qu'il n'était pas de pierres *(An Uhelgoat)* ; **Lahet a-daoliou mein** : Tué à coups de pierres *(An Uhelgoat)* ; **Dour vije ba'r c'horn-valc'h hag un tamm voenn da zelc'hen ar men e-barzh** : Il y avait de l'eau dans le coffin et un peu de foin pour y tenir la pierre *(Berrien)* ; **'Benn da gaoud ur men mad a renke beañ kalite vad ! Ur men kaled ! Ma oa ur men re gwag, na lemme ket** : Pour que ce soit une bonne pierre, elle devait être de bonne qualité ! Une pierre dure ! Si c'était une pierre trop tendre, elle n'aiguisait pas *(Berrien)* ; **Hag an dôenn zo gwraet 'è ga mein Saint-Cadou ahe gis-se ! Gad mein kàer !** : Et le toit est aussi fait de pierres de Saint-Cadou là comme ça ! De belles pierres ! *(Skrigneg)* ; **Douar krak ! Douar sec'h ga mein** : De la terre aride ! De la terre sèche et pierreuse *(Kleden)* ; **Ma'hat na ket piket kalz (a) vein memes-tra !** : Il n'avait probablement pas taillé beaucoup de pierre quand-même ! *(Skrigneg)* ; **Med ma vise ur min pe dow da bos ba'n ti, n'houlle kont e-be(d) ! Ah nann ! Oa ket tuêt da bos mein !** : Mais s'il y avait une pierre ou deux à poser dans la maison, il ne voulait pas du tout ! Ah non ! Il n'était doué pour poser des pierres ! *(Lokarn)* ; **Mein war e horr(e) ken-ha-kén ! Ha oa bet heñw eizhte, pe 'zhpénn, oa ket bet gwel(et) gou(de)-se neuhe !** : Il se prit des pierres tant que tant ! Pendant une huitaine, ou plus, on ne le revit alors pas après ça ! *(Laz)* ; **Ya, me(d) wechou ar reñ-s(e) oa difer's (e)tre ar mein heñ ! Lod (a)nê lemmè mad ha lod-ell reegn mann (e-)bed 'nê ha wichou dorre-hègn !** : Oui, mais il y avait parfois des différences entre les pierres (à faux) ! Certaines d'entre elles affûtaient bien et d'autres ne faisaient rien du tout, parfois elles cassaient ! *(Karais)* ; **Me zo bet ba Motreff 'chom a-raog ha pé oan deuet am(añ) oa deuet ur min ganen deus ar vlengeuñ, deus ar vlengeuñ-hlas !** : J'ai habité à Motreff avant et lorsque je suis venu ici, j'avais apporté une pierre de la carrière, de l'ardoisière *(Kareis)*

- **Cheñch tu d'ar vein da sec'hañ** : Faire un travail à la con (m.-à-m. Changer de côté aux pierres pour sécher) *(Poullaouen)*
- **Kap da lakad ar vein da 'n-om dagañ** : Capable de semer la zizanie (m.-à-m. : Capable de mettre les pierres à se sauter à la gorge) *(Poullaouen)*
- **Massoner-mein** : Maçon construisant en pierre ; **Med heñ oa labour ur simañtier, ur massonour oa massoner-mein ! Heñ na laboure kemed mein daoñ !** : Mais c'était le travail d'un cimentier, un maçon c'était un maçon construisant en pierre ! Il ne travaillait que la pierre ! *(Lokarn)*
- **Men-boul** : Boule rocheuse ; **Sur na lak e droad war ur men-boul bannag pegur na risklet** : Il a sûrement posé son pied sur une boule rocheuse quelconque puisque il glissa *(Landelo)*
- **Men gwag** : Pierre tendre ; **Ma oa ur men re gwag, na lemme ket** : Si c'était une pierre trop tendre, elle n'aiguisait pas *(Berrien)*
- **Men kaled** : Pierre dure ; **Ur men kaled !** : Une pierre dure ! *(Berrien)*
- **Men-lemmañ** : Pierre à aiguiser ; **Ar men-lemmañ hag ar c'horn-valc'h vije staget deus ar senturenn** : La pierre à aiguiser et le coffin étaient attachés à la ceinture *(Berrien)* ; **Ha vis(e) lak(et) ur c'horn-beuc'h ga dour ha vis(e) tremp(et) ar min-lemmañ ba hezh** : Et on mettait un coffin contenant de l'eau et on y trempait la pierre à aiguiser *(Kleden)*
- **Men-poues** : Pierre à lancer (poids) ; **Reudiñ e vrec'h ga mein-poues** : Raidir son bras avec des pierres de poids *(Laz)* ; **Hag a vijent chechañ bazh-youd, vijent chetañ mein-poues, sevel an ahel-karr** : Et ils tiraient le bâton de bouillie, lançaient le poids, levaient l'essieu de charrette *(Plourac'h)*
- **Min-tan** : Pierre à feu ; **(A-)benn oan-int digoueet tost dèoñ, na sortï(et) i direnn hag i vin-tan ha tan dê !** : Quand ils arrivèrent près de lui il sortit son briquet et sa pierre à feu et il fit feu ! *(Kleden)*
- **Min-valc'h** [min'valᵊx-h] : Pierre à aiguiser la faux
- **Strakañ mein** : Cogner des pierres l'une contre l'autre ; **Ar lapouss-strak, hemañ ra trous (e)vel strakañ mein** : Le traquet fait un bruit de pierres qu'on cogne l'une contre l'autre *(Poullaouen)*

**MEN-AFEL / MIN-AFEL** [me'nafəl] [mi'nafəl] : [***minafel*** 1994] n.m. (pl. **mein-afel** [mɛjn'afəl]) ; Pierre à faux

**Rôet oa ur valz, ur fichell hag ur min-afel daoñ** : On lui avait donné une faucille, une fourchette à débroussailler et une pierre à faux *(Poullaouen)* ; **Ga ur min-afel, an dra-s(e) oa a-peu-prè ba'r form-houzh sè !** : Avec une pierre à faux, c'était à-peu-près de sa forme, tiens ! *(Karais)* ; **Ya, ar valc'h ga'r min-afel, bet meus bet gwraet an dra-he aliës** : Oui, la faux avec la pierre à faux, j'ai fait ça souvent *(Kergloff)*

**MEN-AR-VILIN** [menar'viːl(ən)] : [***men melin*** 1500] n.m. (pl. **mein-ar-vilin** [mɛjnar'viːl(ən)]) ; Meule de moulin

**Mi welen keme(d) dow ven bras ahe, re-rond** : Je ne voyais là que deux grandes pierres, des rondes *(Skrigneg)* ; **Ah ! Ga mein-ar-vil', ar reñ-he vije rond hag an eil zerc'he treiñ, sell a frike 'r greun !** : Ah ! Avec les meules de moulin, elles étaient rondes et la seconde continuait de tourner, donc ça écrasait le grain ! *(Skrigneg)*

**MEN-BE** [mɛn'be(ː)] : [***mæn bez*** 1633] n.m. (pl. **mein-be** [mɛjn'be(ː)]) ; Pierre tombale

**MEN-BEN / MEN-BENEREZH** [mɛn'beːn] [mɛnbe'nɛːrəz-s] : [***men benerés*** 1659 ; ***méan-bén*** 1850] n.m. (pl. **mein-ben(erezh)** [mɛjn'beːn] [mɛjnbe'nɛːrəz-s]) ; Pierre de taille

**Hezh oa gad e ouvrïerien 'prepariñ e vengleuñ (e)vid mein-benerezh** : Il préparait avec ses ouvriers la carrière pour les pierres de taille *(An Uhelgoat)*

**MEN-DO** [mɛn'dɔ(:)] : [***maen-to*** 1732] n.m. (pl. **mein-do** [mɛjn'dɔ(:)]) ; Ardoise

**Ya, memes mein-do deus Lokireg, meus ur poltred ahe hag a ree pemp santimetr !** : Oui, même les ardoises de Loquerec, j'ai une photo là et elles faisaient cinq centimètres ! *(Skrigneg)* ; **Ha piket d'an anve ar mod-se war an dôenn, ar mein-do a vije tailhet neuhe** : Et piquées à l'enclume comme ça sur le toit, les ardoises étaient alors taillées *(Skrigneg)* ; **Hag goud(e) oa deut ar mein-do kalz finnoc'h, neuhe vije gwraet ga'r c'hrochidou** : Et après les ardoises beaucoup plus fines sont apparues, on faisait alors avec des crochets *(Skrigneg)* ; **Med ar mein-do, ba Motreff a vije gwraet, Plivin, ba'r sekteur-mañ** : Mais les ardoises, c'était fait à Motreff, Plévin, dans ce secteur-ci *(Skrigneg)* ; **Gav ket din oa mein-do mod-all... Yeo ! Ba Skrigneg oa bet da zigentañ ! Ar mein-do oa nul !** : Je ne crois pas qu'il y avait des ardoises sinon... Si ! Il y en a eu à Scrignac au départ ! Les ardoises étaient nulles ! *(Skrigneg)*

**MEN-GLAS** [mɛn'glɑːz-s] : [***mâen-glâs*** 1716] n.m. (pl. **mein-glas** [mɛjn'glɑːz-s]) ; Ardoise

**Ba Uhelgoat zo mein-grich ha mein-glas** : Il y a du granit et de l'ardoise à Huelgoat *(Plouïe)* ; **Douar-gretel, un tammig kras ah(e) his-se, atrejou mein-glas tammig 'e** : De la terre aride et graveleuse, un peu desséchée comme ça, des débris d'ardoises aussi quelque peu *(Laz)* ; **Pugur voa am(añ) dalc'h(et) pemp mil lur men-glas barzh** : Puisque, ici y était gardé cinq mille livres d'ardoises *(Pleiben)*

**MEN-GRIS / MEN-GRICH** [mɛn'griːz-s] [mɛn'gri.ʃ] : [***main griz*** 1866] n.m. (pl. **mein-gri(s/ch)** [mɛjn'griːz-s] [mɛjn'griːʃ]) ; Granit

**Ba Uhelgoat zo mein-grich ha mein-glas** : Il y a du granit et de l'ardoise à Huelgoat *(Plouïe)* ; **Ar re voa pinvidig un tammig bihen teue mein deus Uvelgoat, gad ur men-grich gan dow doull (e)vi(d) o(be)r krampouzh** : Ceux qui étaient quelque peu riches apportaient des pierres de Huelgoat, du granit avec deux trous pour faire des crêpes *(Pleiben)*

**MEN-HIGOLENN / MIN-HEGOR'NN** [mɛn'(i)goːlən] [min'egɔːrn] : [***mæn higolenn*** 1732] n.m. (pl. **mein-higolenn** [mɛjn'(i)goːlən] **mein-hego'rnn** [mɛjn'egɔːrn]) ; Pierre à faux

**Ar c'horn-valc'h da lakad ar men-'golenn** : Le coffin pour mettre la pierre à faux *(Berrien)* ; **Sete neuhe ma lake i valc'h ba'h un dra hag eskeñte 'nèi vije red daoñ tap i vin-hegor'nn dizhtu da reiñ un taol-lemm dèi** : Donc alors s'il mettait sa faux dans quelque chose qui l'esquintait, il lui fallait prendre sa pierre à faux pour lui donner un coup d'aiguisage *(Skrigneg)* ; **Ar men-hegor'nn zo ur matier-all mé-keres, med hemañ zo un danno mat !** : La pierre à faux, c'est une autre matière si tu préfères, mais c'est de bonne qualité ! *(Skrigneg)* ; **Ur boutig-falc'h ! Laket vije dour hag un tamm plous barzh, an dra-he oa 'vid lak(ad) ar men-hegor'nn !** : Un coffin ! On y mettait de l'eau et un peu de paille, c'était pour mettre la pierre à faux ! *(Skrigneg)*

**MENAJ** ['meːnəʒ-ʃ] : [***menaj*** 1975] n.m. (pl. **-ou** [me'nɑːʒu]) ; Ménage / D'intérieur / & Ferme

**Ur plac'h-menaj** : Une femme d'intérieur *(Landelo)* ; **Ur wech oa ur menaj hag oa un tad, heñw oa artisan** : Il était une fois un ménage il y avait le père, il était artisan *(Sant-Hern)* ; **Ar mab 'h ee d'ar skoul hag ar vamm ree ar menaj ba he ti** : Le fils allait à l'école et la mère faisait le ménage à la maison *(Sant-Hern)* ; **Oh !!! Te zo e(rr)o ! Me oa 'hond da gomañs 'h o(be)r ma menaj !** : Oh ! Tu es là ! Je commençais juste à faire mon ménage ! *(Skrigneg)* ; **Ur menaj mad a reñke d'en-em jikour, (e)n-om gleo o dow, ar re-he errue mad ma (e)n-em jikourent** : Un bon ménage devait s'entraider, s'entendre, ils y parvenaient s'ils s'entraidaient *(Berrien)* ; **Pegur Bretoned oa dre ene, kar (a-)benn-neuhe oa ket kin kalz menajou kin** : Puisqu'il y avait des Bretons par là car pour-lors il n'y avait plus beaucoup de ménages *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Un dèn hag a oa 'h o(be)r ar menaj ba'r skol ahe gis-se, ur chuchüenn !** : Une personne qui faisait le ménage là à l'école, un mollasson ! *(Skrigneg)* ; **Bremañ (e)ma ar plac'h 'labour(a)d, sell ar gwas, a-wichou, vé ba'r yêr ! Sell ar gwas a ra ar menaj hag a ra ar boued** : Actuellement la femme travaille, donc le mari, parfois, est à la maison ! Le mari fait donc le ménage et la nourriture ! *(Skrigneg)*

- **Bara-menaj** : Pain ménage ; **Bar(a) gwenn, bar'-menaj ! Pounner ha stank 'ha !** : Du pain blanc, du pain ménage ! Lourd et serré ma foi ! *(Pleiben)*
- **Delc'hen-menaj** : Tenir une ferme ; **Ah daon ya ! Hag ma-hun meus gwraet 'è, me p(a) oan aet da zelc'hen-menaj digentañ** : Ah dam oui ! Et j'ai fait aussi moi-même, au tout départ lorsque je suis partie tenir une ferme *(Skrigneg)*

**MENE / MINE** ['meːne] ['miːne] : [vx. br. ***monid*** ; ***menez*** 1481] n.m. (pl. **menechou** [me'neʃu] **minïou** [mi'niw]) ; Montagne

**War un tamm mene voant digoueet ene** : Ils arrivèrent là sur une petite montagne *(Plonee)* ; **Me zo tond deus ar mene du-he klask 'n dour-mor dre-ene** : Je viens de la montagne chez vous pour chercher de l'eau de mer par là *(Ar Fouillez)* ; **Ya ! Ha deut d'ar yêr ! 'Dreus ar mene toud deus Plougras, a-dreus toud !** : Oui ! Elle était revenue à la maison ! De Plougraz à travers toute la montagne, complètement à travers ! *(Skrigneg)* ; **Irvi bihen vise gwraet ba'r mene ha vise hadet segal ha topinambour, oa ket patates d'ar mare-te** : On faisait des petits sillons dans la montagne et on semait du seigle et des topinambours, il n'y avait pas de patates à cette époque-là *(Berrien)* ; **Aet da vervel war beg un tamm mene oa ba ene en-dro** : Il partit mourir au sommet d'une petite montagne qu'il y avait là aux alentours *(Landelo)* ; **Pezugur ba'h ar mene, tal-kichenn ahe gis-se oa un'** : Puisque dans la montagne, il y en avait un à côté de là comme ça *(Skrigneg)* ; **Pudur, 'vel lær(e)s, amañ é dou'r-men' 'ha !** : Puisque, comme tu dis, ici c'est de la terre de montagne ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Ma zad neus owen deuh ar**

**sparfell ba'h ar mene !** : Mon père a peur de la buse en montagne ! *(Skrigneg)* ; **Med gwel(e)t meus mé dad 'hond dé droc'hañ goujil ba'r mine, ya ha 'hond dé gerc'h(ad) 'nê war-lerc'h ga kirri** : Mais j'ai vu mon père allant couper la litière à la montagne, oui allant les chercher en charrettes *(Kergloff)* ; **Hant-hes(k) vé lar(et) am(añ), ar re-he droc'h ! Ha be zo dow sort 'è, war ar men(e) vé hes(k) ha' droc'hint ket re anê hag zo soup(l)oc'h ! Lec'h ba'r prazeier, ar re-h(e) droc'h heñ !** : On appelle ça ici de la laîche, ça coupe ! Et il y en aussi deux sortes, il y a sur la montagne de la laîche qui ne coupe pas trop et qui est plus souple ! Alors que dans les prairies, ça coupe hein ! *(Laz)*

- **Mene-Are** [men'ɑːr(e)] : Monts d'Arrée ; **Ar glaw 'h o(be)r, an heol 'pariñ, ar saout 'vreskenn ba Men'-Ar'** : La pluie qui tombe, le soleil qui brille, les vaches qui s'excitent dans les Monts d'Arrée *(Laz)*

**MENGLEUÑ / MENGL** ['mœ̃nglə] ['mɛ̃ŋgl] : [***mengleuz*** 1447] n.f. (pl. **-iou** [mœ̃n'glœ̃ju] [mɛŋ'glœ̃ju] [mɛŋ'glœ̃ɲu] & parf. sing. **ar vlengeuñ** [ar'vlɛn,gœ̃.]) ; Mine / Carrière (cf. **KARRIERENN**)

**Hag ar froud zo ba Sant-Herbod é ar restachou deus e vengleuñ** : Et la cascade qui se trouve à Saint-Herbot c'est les vestiges de sa carrière *(Landelo)* ; **Hezh oa gad e ouvrïerien 'prepariñ e vengleuñ (e)vid mein-benerezh** : Il préparait avec ses ouvriers la carrière pour les pierres de taille *(An Uhelgoat)*

- **Toull-mengl'** : Puits de mine ; **Ba'n toull-mengl' (e)ma** : Il est dans le puits de mine *(An Uhelgoat)* ; **Taol (a)naoñ ba bord ar c'hleuñ, ba'n toull-mengl' ahe** : Jette-le au bord du talus, dans le puits de mine là *(Plonee)*

**MENGLEUÑ-HLAS** ['mɛn,glœ̃'hlɑːz-s] : n.f. ; Ardoisière

**Me zo bet ba Motreff 'chom a-raog ha pé oan deuet am(añ) oa deuet ur min ganen deus ar vlengeuñ, deus ar vlengeuñ-hlas !** : J'ai habité à Motreff avant et lorsque je suis venu ici, j'avais apporté une pierre de la carrière, de l'ardoisière *(Kareis)*

**MENGLEUÑIER / MEUNGLEUNIER** [mɛ̃n'glœ̃.jər] [mœn'glœ̃njər] : [***mengleuzier*** 1659] n.m. ; Carrier

**Mé gwas nôa ket micher (e-)bed, pugur mé gwas oa meungleunier pé oa-ñw yowank !** : Mon mari n'avait pas de métier, puisque mon mari était carrier lorsqu'il était jeune ! *(Ar C'hastell-Ne)*

**MENNAKET / MANNAKET** [m(a)'nakəd-t] [m(ɛ)'nɛkəd-t] [m(ɛ)'nãkəd-t] : ad. ; Quelconque (cf. **BENNAG / BENNAKET**)

**MENOT** ['mønɔd-t] : [***menott*** 1633] n.m. (pl. **-ou** [mø'nɔtu] **-ow** [mø'nɔtow]) ; Menotte

**Ar jañdermed noè tapet (a)nèi neu'n ha laket o menotow dèi** : Les gendarmes l'embarquèrent donc et lui mirent les menottes *(Kergrist)* ; **Gwelet na an den ba'r charabañ, ar menotou gantoñ** : Elle vit l'homme dans le char à banc, portant les menottes *(An Uhelgoat)*

**MENOTAÑ** [mø'nɔtə] : vb. ; Menotter

**Kass(et) Louise gante da Rostrenn menotet gis-se** : Ils envoyèrent Louise à Rostrenen, menottée comme ça *(Kergrist)*

- **Menotet ba-dreñw e gein** : Menotté dans le dos ; **Un', ale ! Menotet ba-dreñw i gein** : Un, allez ! Menotté dans le dos *(Kleden)*

**MENU** ['møny] : n.m. (pl. **-iou** [mø'nyju]) ; Menu

**Gwelet mamp ar menu er-maes, unneg-kant deg ha pevar-ugent** : Nous avons vu le menu dehors, onze cents quatre-vingt-dix *(Skrigneg)*

**MÊR** [mèːr] : [vx. br. ***maer, mair*** ; ***maer*** 1416] n.m. (pl. **-iou** ['mèrju]) ; Maire

**An otrou-mêr** : Monsieur le maire ; **Ar mêriou a-wechou goach traou** : Parfois les maires cachent des choses *(Poullaouen)* ; **Ha kou(l)skoude 'h on mêr** : Et pourtant je suis maire *(Kalaner)* ; **Hag sete ma (e)n-om adress d'ar mêr** : Et je m'étais donc adressée au maire *(Plouïe)* ; **Hag ar mêr neus fournisset ar lokal, zo gwraet ur sal vraw domp !** : Et le maire a fourni le local, on nous a fait une belle salle ! *(Plouïe)* ; **Merc'h ar mêr oa ene** : La fille du maire se trouvait là *(Berrien)* ; **Hag ar mêr na kemed ur bennhéres** : Et le maire n'avait qu'une héritière *(Berrien)* ; **Ha goude pé oan elu mêr oa 'h é bet adjun ganiñ pad dow vanda, dow remzi** : Et c'est après que je fus élu maire qu'il a été mon adjoint pendant deux mandats, deux contrats *(Kalaner)* ; **War-lerc'h oa diskaret ar mêr ba Speied** : Ensuite le maire de Spézet fut destitué *(Speied)* ; **E(rr)o oa trist i(v)e hag ar mêr Ponvel oa klesk gwerzhañ 'nèi !** : Elle était arrivée dans un triste état et le maire de Plounévézel essayait de la vendre *(Ponvel)*

- **Ar stal-vêr** : appr. La fonction de maire ; **Ma vije bet re a broblemou beñ mije choaset heñ, pe (a)n antrepris pe ar stal-vêr, (e)vel neus bet gwraet kalz a dud heñ** : S'il y avait eu trop de problèmes ben j'aurais choisi, soit l'entreprise soit la fonction de maire, comme ont fait beaucoup de gens hein *(Kalaner)*
- **Post a vêr** [pɔsta'vɛːr] : Poste de maire ; **Med joñj a rañ (a-)benn 'h on bet hadkass(et) war ar post a vêr ken alïes, ma'hat zo an dud da joñjal a rên ma labour mad** : Mais je pense qu'avant que je sois renvoyé au poste de maire si souvent, les gens doivent probablement penser que je faisais bien mon travail *(Kalaner)*

**MERC'H** [merh] : [***merch*** 1499] n.f. (pl. **-ed** ['merhed-t]) ; Fille / **MERC'HIG** ['merhig-k] : Petite fille

**Blam oa ket ar verc'h daoñ** : Parce que la fille n'était pas de lui *(Skrigneg)* ; **Un dèn terrupl blije mignoc'h d'ar merc'hed** : Un homme bien charpenté plaisait plus aux femmes *(Plouïe)* ; **Ar merc'hed vïe é skuilh ar voenn ga'r**

**vorc'h** : Les femmes épandaient le foin à la fourche *(Berrien)* ; **Ah merc'h powr** : Ah ma pauvre fille *(Landelo)* ; **Ha sell oa hanter-kant la 'benn oa ganet hi merc'h diveoñ** : Elle avait donc cinquante ans quand sa dernière fille fut mise au monde *(Skrigneg)* ; **Te zo kozh a-walc'h da veañ merc'h din 'e, set' ahe toud ! Het' out kalz yowankoc'h !** : Tu es assez vieille pour être ma fille aussi, voilà tout ! Tu es donc beaucoup plus jeune ! *(Skrigneg)* ; **« Ha da vab-te mo(d)-mañ ! » Ha hom(añ)-all « ha da verc'h-te mo(d)-m(añ) ! »** : « Et ton fils comme-ci ! » Et l'autre « et ta fille comme-ci ! » *(Skrigneg)* ; **Mamm voa trist, mamm é bet c'hwerc'h vla heb he gwas ga ur verc'hig vihen** : Maman était triste, maman fût six ans sans son mari avec une petite fille *(Sant-Wazheg)* ; **Da ma joñj oa kalz-re didru(e) deus ar merc'hed** : À mon avis on était beaucoup trop cruel envers les femmes *(Plouïe)* ; **Dow baotr ha diw verc'h** : Deux garçons et deux filles *(Berrien)* ; **D'ober friko ma merc'h** : Pour préparer le banquet de ma fille *(An Uhelgoat)* ; **Dimeet é ma merc'h, ha bet dèi ur paotr brokus** : Ma fille est fiancée, et elle a un garçon généreux *(An Uhelgoat)* ; **Merc'hed paked mad** : Des femmes bien roulées *(Poullaouen)* ; **Sell ar verc'h oa chomet gantañ, sa(v)et gantañ** : Donc la fille resta avec lui, (fut) élevée par lui *(Plourac'h)* ; **Merc'h ar mêr oa ene** : La fille du maire se trouvait là *(Berrien)* ; **Gorôet vije ar saout toud ga'r merc'hed ga an doworn** : Toutes les vaches étaient traitent à la main par les femmes *(Plouïe)* ; **Oa ket doworn ga'r merc'hed ken flour na ken fin (e)vel zo bremañ** : Les femmes n'avaient pas des mains si douces ni si fines qu'aujourd'hui *(Plouïe)* ; **Ha lod-all vé labourad : ar merc'hed** : Et d'autres travaillent : les femmes *(Plouïe)* ; **Be vïe merc'hed ha' ree, ar re-he oa pêet pugur war ar foar vise daw mond** : C'étaient les femmes qui faisaient, elles étaient payées puisqu'il fallait aller à la foire *(Kolloreg)* ; **Ha goude-se ar merc'hed neuhe vïe é tidaol ar voenn ga'r vorc'h** : Et ensuite les femmes défaisaient alors le foin à la fourche *(Berrien)* ; **Be oa lod deuh ar merc'hed ouïe labourad ga'r c'heseg d'ar mare-te, pad ar bresel** : Certaines femmes avaient pour habitude de travailler avec les chevaux à cette époque, pendant la guerre *(Berrien)* ; **Ha ma mamm-gozh oa merc'h Gag deus Lannouedic** : Et ma grand-mère était une fille Gac de Lannouedic *(Skrigneg)* ; **Med merc'hed an otrou, heñw noa teir merc'h, teir blac'h yowank** : Mais les filles du sieur, il avait trois filles, trois jeunes femmes *(Plonee)* ; **Oh, ar merc'hed ? Ar merc'hed n'evegn ket, ar merc'hed gwech-ell oa sirïus !** : Oh, les femmes ? Les femmes ne buvaient pas, autrefois les femmes étaient sérieuses ! *(Kleden)* ; **Kapeledou oa ga'r merc'hed war o venn** : Les femmes portaient des capulets *(An Uhelgoat)* ; **An tan vije gwraet dindan hag aessoc'h voa (e)vi(d) ar merc'hed pugur vije gwraet uvelloc'h** : On faisait le feu en dessous, c'était plus facile pour les femmes puisque c'était fait plus haut *(Pleiben)* ; **Hemañ neus kailharennet merc'h houmañ** : Il a souillé sa fille à elle *(Poullaouen)* ; **Ya, med ar merc'hed vije tapet müoc'h d'ar mar(e)-se da labourad 'vel ar baotred, müoc'h 'vid a vé gwraet bremañ !** : Oui, mais on faisait plus travailler les femmes comme les hommes, plus que ce qu'on fait de nos jours ! *(Pluskelleg)* ; **Oh daon ya ! Ar merc'hed, toud toud an dud a'h ee !** : Oh dam oui ! Les femmes, tous, tous les gens allaient ! *(Berrien)* ; **Joñj meus gwech-all, pa oan yowank, eh beñ vise kemed merc'hed yowank 'tennañ pato !** : Je me rappelle qu'autrefois, lorsque j'étais jeune, eh ben il n'y avait que les jeunes femmes qui arrachaient les patates ! *(Ponvel)* ; **Ha nin oa peder merc'h, set(e) pugur oa kim(ed) merc'hed toud, eh beñ vïemp tapet da labour(a)d ga'r c'heseg ha me oa an heñi goshañ !** : Et nous étions quatre filles, et donc puisqu'il n'y avait que des filles, eh ben on nous faisait travailler avec les chevaux et moi j'étais la plus âgée ! *(Plonee)* ; **Hag hor merc'hed domp keit-ha oa ar vugale bihen, nagn ket labour(e)t kalz war-dro ar moc'h** : Et nos femmes tant que les enfants étaient petits, elles n'ont pas beaucoup travaillé autours des cochons *(Lannedern)* ; **Ar verc'h, ur verc'h a da hag a vije ba Pennaroz, pegur oa tostoc'h dèi mond d'ar skol 'vi(d) an-hin(i) oa deus Quillivel** : La fille, elle avait une fille qui était à Pennaroz, puisque c'était plus proche pour elle pour aller à l'école que ce n'était de Quillivel *(Skrigneg)* ; **Hag ar merc'hed, n'é ket 'velt ar baotred ! Ar reñ-h(e) hall chom o-hun, zo digourdïoc'h (a)darr(e) un tamm ha' halle o(be)r o c'heusteur(e)nn o-hun** : Et les filles, c'est pas comme les garçons ! Elles peuvent rester toute seule, elles sont un peu plus dégourdies et pouvaient faire leur popote toute seule *(Skrigneg)*

- **Be merc'h da *ub.*** : Être la fille de *qqn.* ; **Houzh oa merc'h dèi** : C'était sa fille *(Berrien)* ; **Houzh merc'h din-me ? Houzh zo ur vastardes !** : Elle ma fille ? C'est une bâtarde *(Plouïe)*
- **Paotr-merc'hed** : Un homme à femmes ; **Hezh so ur paotr-merc'hed** : C'est un homme à femmes *(Skrigneg)*
- **Merc'h vihen** : Petite fille ; **Pugur oa ur verc'h vihen d'an tad-ïou amañ** : Puisque c'était ici une petite fille de mon arrière grand-père *(Skrigneg)* ; **Ma merc'h vi'n zo un tammig koumoutenn** : Ma petite fille est une petite poupée *(Plouïe)* ; **(Ha)g (e-)se oa daw go(r)tos ar mab pihen pe ar merc'h vihen da zond** : Et donc il fallait attendre que le petit ou la petite ne vienne *(Sant-Hern)* ; **Toud pezh a weleh a zo din ! Merc'h-vihen** : Tout ce que tu vois m'appartient ! Mon enfant *(Sant-Wazheg)* ; **Ar bla(v)ezh-te raog oa-i marw, oa-i aet da Ba(r)is da eur(e)d he merc'h-vihen !** : Cette année-là avant qu'elle ne meure, elle alla à Paris pour les noces de sa petite fille ! *(Plonee)*
- **Mond da glask merc'hed** : Aller courir les filles ; **Be oa ur rumm-all neuhe da-houde hag a'h ee da glask merc'hed** : Puis il y avait donc une autre catégorie qui allait courir les filles *(Plouïe)*
- **Roiñ e verc'h da zimeiñ** : Fiancer sa fille ; **Hag neuhe ar roue na laret a reche e verc'h da zimeiñ d'an hini a bareche (a)nèi** : Et alors le roi avait dit qu'il fiancerait sa fille à celui qui la guérirait *(Berrien)*

**MERC'H-KÀER** [mɛrx-h'kɛ:r] : [***merc'h caër*** 1732] n.f. (pl. **merc'hed-kàer** ['mɛrhɛt'kɛ:r]) ; Belle-fille

**Ma mamm-gozh, ma-keres, vije à neantissiñ hi merc'h-kàer, da ziskar 'nèi** : Ma grand-mère, si tu préfères, descendait sa belle-fille en flammes, pour la rabaisser *(Skrigneg)* ; **Ar mab oa aet-roud, ar verc'h-kàer oa ket chomet, an heñi kozh chom e-hun se na ket gallet 'è** : Le fils était parti, la belle-fille n'était pas restée, le vieux ne put rester seul également *(Poullaouen)*

**MERC'HER** ['mɛ̀rhɛr] : [***mercher*** 1530] n.m. ; Mercredi

✗ *m. dér.* : ***dimerc'her***

**Ar merc'her** [ar'mɛ̀rhɛr] : Le mercredi ; **'Benn (ar) merc'her** : Mercredi (qui vient) *(Poullaouen)* ; **D'ar merc'her, eh me vise deuh ar re gentañ dalc'h-mad** : Le mercredi, eh j'étais constamment dans les premiers *(Ponvel)* ; **Ha d'ar merc'her oa war-lerc'h, neu'n oan aet da gaoud (a)nèeñ** : Et le mercredi qui suivit, alors je partis le trouver

*(Kallag)* ; **Pad ar c'hoareis, d'ar merc'her vis(e) daw o(be)r vijil 'e hag a vis(e) gwraet youd 'e** : Pendant le carême, le vendredi on faisait aussi abstinence, on faisait également de la bouillie *(Kergloff)* ; **Devejou oa dé gaoud dour hag a lod nis(e) un de : D'ar lun, d'ar meurzh ha d'ar merc'her !** : Il y avait des jours pour avoir de l'eau et certains avaient un jour : Le lundi, le mardi et le mercredi ! *(Kareis)*

**MERC'HES** ['mɛrhəz-s] : n.f. ; Belle filleule

**Ma merc'hes chomo da zañsal ahe ha te teuy ganen-me bremañ ha 'h an da lared un dra dit** : Ma belle filleule restera là à danser et toi tu vas venir avec moi maintenant, je vais de dire une chose *(Berrien)*

**MERC'HETA** [mer'het(ə)] : [***merc'heta*** 1716] vb. ; Courir les filles / Draguer les filles (cf. **KEÑSAL / SKEÑSAL**)

**Bet out bet é verc'heta ?** : Tu es allé courir les filles ? *(Plouïe)* ; **Ar pitouèr é 'n hi(n)i 'h a da verc'heta** : Le coureur de jupon c'est celui qui va draguer les filles *(Skrigneg)* ; **Mond a ree da verc'het' ka(s)i-sur !** : Il allait très certainement courir les filles ! *(Brennilis)* ; **Gwich-all, pé 'h eent da verc'heta e vije fritet vïou ha-traou dê, vijent ressevet ga'r re-gozh** : Autrefois, lorsqu'ils allaient draguer on leur faisait une omelette et autres, les vieux les recevaient *(Skrigneg)* ; **Ya ha 'hond 'ta da gontañ dit a oan lar un devezh un' oa aet da verc'heta** : Oui, j'allais donc te raconter qu'un jour, un gars était parti draguer *(Skrigneg)* ; **Sete pé 'h ee an dud ar mod-se da verc'heta vijent ressevet hag a vije ar re-gozh a ree intañsïon deuh e gomportamant ha da wel pe-naos a 'n-om gomportet deus taol, an dra-he oa important !** : Donc lorsque les gens allaient ainsi draguer, ils étaient reçus et les vieux faisaient attention à son comportement, de voir comment vous vous comportiez à table, c'était important *(Skrigneg)* ; **'Hond da verc'heta 'n abard'hê-mañ 'darre** : Il va encore draguer ce soir *(Poullaouen)*

**MERC'HETER** [mɛr'hetər] : [***merc'hetaër*** 1732] n.m. (pl. **-ien** [mɛrhe'tɛrjən]) ; Coureur de jupon / Dragueur

**Ha te zo ur merc'heter vall neuhe 'ha ! Kar ar merc'heterien mad, gwich-all, vije red dê kaoud ur gontell lemm ba'h o go(de)ll !** : Tu es alors un mauvais dragueur ma foi ! Car les bons dragueurs, autrefois, devaient avoir un couteau aiguisé dans leur poche *(Skrigneg)*

**MERC'HODENN** [mɛr'hɔːdən] : [***merchodenn*** 1499] n.f. ; Poupée (cf. **KOUMOUTENN**)

**MERENN** [mɛrn] : [***merenn*** 1499] n.f. (souvent employé sans article) ; Goûter / Quatre-heures / Collation (dans les communes où on dit **merenn** pour le repas de midi, cf. **merenn-vihen**)

**Goude mer'nn** : Après (le) quatre-heures ; **Mond da glask e ver'nn** : Aller prendre son quatre-heures *(Plouïe)* ; **Brem(añ) 'h an da beurdibiñ ma mer'nn** : Je vais maintenant finir de manger mon quatre-heures *(Skrigneg)* ; **Bon ! Ha 'h amp da domm(añ) ur bann'h-kafe brem(añ) da boent mer'nn !** : Bon ! Nous allons maintenant chauffer un peu de café pour le goûter ! *(Skrigneg)* ; **Ha pé vé kestïon neuhè deuh ar c'hafe vé rôet kafe, bara, krampouzh, amann ha koñfitur, gwin... Añfeñ ur verenn mad hañ** : Et lorsqu'il est donc question du café (goûter) on donne du café, du pain, des crêpes, du beurre et de la confiture, du vin... Enfin un bon goûter hein *(Plouïe)* ; **Me oa 'teb mer'nn, mé mamm voa ba mé su-dïou, ar mestr deus ar ferm voa tu-fass** : Je mangeais mon repas, ma mère était à ma droite, le maître de la ferme était en face *(Sant-Wazheg)* ; **Da bedi'r é mer'nn** : À quatre-heures c'est le goûté *(Lannedern)* ; **Bon bremañ 'h amp da zib hon mer'nn memes-tra !** : Bon on va quand-même manger notre goûté *(Berrien)* ; **(E)tre an diw ver'nn, (e)tre lein ha mer'nn** : Entre les deux collations, entre le petit déjeuner et le repas de midi *(Pleiben)* ; **Ha goud(e) neuhe vé mer'nn : krampouzh, kafe pe chokolad pe te 'è** : Et alors ensuite il y a le goûter : Des crêpes, du café ou du chocolat ou-bien aussi du thé *(Skrigneg)* ; **A-wechou pé vïe dihan(e)t ar glaw zigoueè-hè 'tro deg eur, deg eur-hanter, 'benn deb o mer'nn** : Parfois lorsque la pluie cessait, ils arrivaient vers dix heures, dix et demi, pour manger leur repas de midi *(Speied)* ; **Me oa 'tibiñ ma mer'nn (a)ssames ga ur plac'h-all ha pa meus gwelet 'naoñ 'tond meus gwraet sin daoñ** : Je mangeais mon goûter en compagnie d'une autre femme et lorsque je le vis venir je lui fis des signes *(Skrigneg)* ; **Sell ahe ! Prïentet meus da verenn dit** : Voilà ! Je t'ai préparé ton goûter *(Skrigneg)* ; **N'oc'h ket boas da zibiñ ho merenn ?** : Vous n'êtes pas habitués à goûter à quatre-heures ? *(Poullaouen)*

- **A vann da vann / 'H a merenn da goan** : À force de ne rien faire on finit par prendre beaucoup de retard (mot à mot : De rien à rien / Le quatre heures devient souper *(Plouïe)*
- **Lein diveet, koan a-bred / Merenn e-bed** : Dîner tard, souper tôt / Pas de goûter *(Plouïe)*

**MERENN-VIHEN** [mɛrn'vijən] : [***mereñ vihan*** 1732] n.f. ; Collation / Goûter / Quatre-heures (dans les communes où on dit **lein** pour le repas de midi, cf. **merenn**)

**Demp da dap mer'nn-vihen !** : Allons prendre le goûter ! *(Pleiben)* ; **Ah beñ oa klee(t) ar c'hleier neuhe war-lerc'h mer(e)nn-vihen, 'tro pedir eur hanter bennag** : Ah ben on entendait alors les cloches après le goûter, vers quatre heures et demie et quelque *(Laz)* ; **Den e-bed ba'r gêr 'benn kreis-te ! Den e-bed ba'r gêr 'benn mer'nn-vihen ! Den e-bed ba'r gêr !** : Personne à la maison pour midi ! Personne à la maison pour quatre-heures ! Personne à la maison ! *(Plonee)*

- **Da verenn vihen** : Au goûter ; **Oh lard ! Lard teuñet, lard-moc'h, lard teuñet vïe debet 'ta ! Da ver'nn-vihen vïe debet bar(a)-lard blam da gaoud an amann da werzhañ !** : Oh de la graisse ! De la graisse fondue, de la graisse de porc, on mangeait de la graisse fondue ! Au goûter on mangeait du pain au saindoux afin d'avoir du beurre à vendre ! *(Plonee)*

**MERERI / MERIRI / MIRIDI** [me're:(r)i] [me'ri:ri] [mi'ri:di] : [***merery*** 1633] n.f. (pl. **mererïou** [mere'riju] **miridïou** [miri'diju]) ; Métairie

**Amañ ba'r miridi** : Ici à la métairie *(Berrien)* ; **Ha d'ar bla deg ha tri-ugent, pé oa pren(et) ar vere'i** : Et en soixante-dix, lorsque la métairie fut achetée *(Lokarn)* ; **Surtoud ba'r merirïou bihen, goûd a rañw ba'r re-vras oa ket possubl o(be)r ar mod-se, med ba tammou mererïou 'vel ma (e)mom-nimp a vije red da 'n-om zibab ha d'o(be)r hom zamm stal !** : Surtout dans les petites métairies, je sais que ce n'était pas possible de faire comme ça dans les grandes, mais dans les petites métairies comme celle où nous sommes, il fallait se débrouiller et gérer notre petite affaire ! *(Pluskelleg)* ; **Me meus bet klêt ma c'hoarésed lared, d'ar mar(e)-se vije ket laket kalz a demz ha int bet 'lakad, ba ur vereri tal du-mañ hag int bet 'lakad amo-nitrat ha vije laket gan ur loa vihen da beb bitrabesenn !** : J'ai entendu mes sœurs dire, à cette époque on ne mettait pas beaucoup d'engrais et ils sont allés mettre, dans une métairie en face de chez moi, ils sont allés mettre de l'ammonitrate avec une petite cuiller à chaque betterave ! *(Pluskelleg)*

**MERGL / MERKL / MELK** [mɛrgl] [mɛrkl] [mɛlk] : [***mercl*** 1499] coll. ; Rouille

**MERGLADUR** [mɛr'glɑ:dyr] : [***mercladur*** 1499] n.m. ; Rouillure / Oxydation

**Ru (e)vel merg(l)adur** : Rouge comme de la rouillure *(Poullaouen)*

**MERGLAÑ / MERKLAÑ / MELKAÑ** ['mɛrglə] ['mɛrk(l)ə] ['mɛlkə] : [***merglaff*** 1499] vb. ; Rouiller

**Houzh zo koueet war ur boentenn verkeet (ha deut da goéñvañ / ha é bet da c'hweo)** : Elle est tombée sur une pointe rouillée et elle a (enflé / gonflé) (c'est-à-dire qu'elle est enceinte) *(Plouïe)* ; **Ar re-he droc'he 'vel ur rasouer 'ta ! Med an dra-he a vise go(v)el(e)t, vis(e) ket lesket da verglañ tamm !** : Elles coupaient comme un rasoir tiens ! Mais c'était battu, on ne laissait aucunement rouiller ! *(Brennilis)* ; **Ha vije lakeet war ur c'hrow-saout, ar c'hrochedou vreine duzhtu kajimant, benn deg la goude vijent merklet-toud** : Et on mettait sur une étable, les crochets pourrissaient quasiment tout de suite, d'ici dix ans après ils étaient tout rouillés *(Skrigneg)*

**MÊRI** [mɛri] : [***maeri*** 1992] n.m. (pl. **mêrïou** [mɛ'rju]) ; Mairie

**Tàen d'ar mêri ha (e)n-om okupen deus an eleksionou** : Je venais à la mairie et je m'occupais des élections *(Kalaner)* ; **Me oa sañs(e)t da 'n-om eñskriviñ ba'r mêri 'vi(d) mond da labour(a)d d'an *Allemagne*** : J'étais censé m'inscrire à la mairie pour aller travailler en Allemagne *(Plouïe)* ; **Be zo kalz a dud ha' neus bet choaset leusken ar mêri hag ur wech nijent gwraet o manda 'h areteint** : Beaucoup de gens ont choisi de laisser la mairie, et une fois qu'ils avaient fait leur mandat ils arrêtaient *(Kalaner)* ; **Med pé tàint ket d'ar mêri n'on ket kap da hoûd piw vign** : Mais comme ils ne viennent pas à la mairie je suis incapable de savoir qui ils sont *(Kalaner)* ; **Ma lar(e)t dèoñ dond da wel (a)naoñ ba'r mêri** : Je lui avais dit de venir le voir à la mairie *(Kolloreg)* ; **Ar re-s(e) oa dow zevezh war-lerc'h an debarkamant, oagn aet d'ar mêri** : Ils étaient deux jours après le débarquement, ils allèrent à la mairie *(Ponvel)* ; **Neugn renket mond war o his da houll d'ar mêri pe-sort hano oan laket ga'r sekreter** : Ils ont dû retourner demander à la mairie quel nom le secrétaire m'avait donné *(Skrigneg)* ; **Mé dad oa mêr ba Ponvel ha oagn aet d'ar mêri dé gless kirri, da gass 'nê da-beked Loudéac** : Mon père était le maire de Plounévézel et ils allèrent à la mairie pour chercher des charrettes, pour les envoyer jusqu'à Loudéac *(Ponvel)*

- **Koñsailher ar mêri** : Conseiller municipal ; **Be oa koñsailher ar mêri** : Il était conseiller municipal *(Kolloreg)*
- **Sekreter-mêri** : Secrétaire de mairie ; **Ar sekreter-mêri na ket laket Louise, set' ar sekreter na ka(v)et un hano** : Le secrétaire de mairie ne l'avait pas appelé Louise, le secrétaire trouva donc un nom *(Skrigneg)* ; **Ar sekreter-mêri 'h ee war ar groas dé lar(ed) pet(r)a vïe bet ne(ve) 'hed ar su(zhu)n** : Le secrétaire de mairie allait sur la croix pour dire ce qu'il y aurait eut de nouveau pendant la semaine *(Sant-Wazheg)*

**MERIEN** ['mɛrjən] ['mɛ̀rɟən] : [vx. br. ***moriuon*** ; sing. ***meryenenn*** 1499] coll. (pl. **-enn** [mɛ'rje:nən] [mɛ̀r'ɟe:nən]) ; (des) Fourmis

✗ *m. comp.* : ***kludenned-verien***

**Ken stank (e)vel merien** : Aussi nombreux que des fourmis *(Poullaouen)* ; **Ar re-mañ red (e)vel merien** : Ils courent comme des fourmis *(Poullaouen)* ; **Ar merien n'eint ket mad, ar re-he a ra blas c'hwerw** : Les fourmis ne sont pas bonnes, elles donnent un goût amer *(Skrigneg)* ; **Ar *piqûre* n'é ket tre kern gwazh 'vel ar merien-ru, me(d) jen(ant) walc'h eint** : La piqûre n'est pas tout à fait aussi grave que (celle) des fourmis rouges, mais elles sont assez gênantes *(Laz)*

- **Birviñ (e)vel merien** : Grouiller comme des fourmis *(Poullaouen)*
- **(Neizh / Nizh) merien** : Fourmilière ; **Un (n)izh-merien** : Une fourmilière *(Kergrist)* ; **Bet meus bet vrèget un neizh-merien ha me lar dit vé blas c'hwerw ga da zoworn goude** : J'ai eu démoli une fourmilière et je peux te dire que tes mains ont un goût amer après *(Skrigneg)* ; **Ar vugal(e) vije tiwoull ar saout, houzoh walc'h ha 'n-om lake d'o(be)r beb-sort ha vije vrèg(et) un neizh-merien ahe gis-se ga ur vazh vihen hag a'h ee da zoworn barzh, med goud(e) me lar dit da zorn vije piket !** : Les enfants gardaient les vaches, vous savez bien, se mettaient à faire de toute sorte et une fourmilière était démolie là comme ça avec un petit bâton, tes mains y pénétraient, mais après je peux te dire que ta main était piquée ! *(Skrigneg)*

**MERIEN-ASKELLED / MERIEN-DIWASKELL / MERIEN-DIWESKELL** ['mɛrjənas'kɛləd-t] ['mɛrjəndi'w(a/e)skəl] : [***meryen æsqéllet*** 1732] coll. ; Aludes (fourmis ailées)

**Ah ! Be zo merien-askell(e)d, ar re-h(e) zo loustoni !** : Ah ! Y a les fourmis ailées, ce sont des saletés ! *(Laz)* ; **Ar merien-diweskell, p(e)t(r)am merien-askelled 'è, an dow vod vé lar(e)t** : Les fourmis ailées, ou-bien également fourmis ailées, on dit les deux *(Skrigneg)* ; **Ar merien ga diwaskell, un tammig brassoc'h 'vi(d) ar merien vé ba'n douar ah(e) his-s(e) !** : Les fourmis avec des ailes, un petit peu plus grosses que les fourmis qu'il y a dans le sol là comme ça ! *(Laz)* ; **Ha du-mañ, ba mis-k(w)enngolo vé un neizhad merien-diweskell ba'h ar voger hag é red diñ lakad dour berv(et) war'nê beb pla, pugur ar re-he teu ba 'n ti mod-all !** : Et chez moi, au mois de

septembre il y a une nitée de fourmis ailées dans le mur, il faut que je mette de l'eau bouillie dessus chaque année, puisque sinon ils viennent dans la maison ! *(Skrigneg)* ; **Ha be zo merien ru bras ahe, askelled 'è, me(d) ar re-he ra ur vodenn ba'h an dou(a)r ! Me(d) ar re-he so bras neuhe ! 'Lec'h ar re-m(añ)-all zo merien bi(he)n du ahe ha askelled !** : Et il y a là des fourmis rouges, également ailées, mais elles font un nid dans la terre ! Mais alors elles sont grandes ! Alors que les autres sont de petites fourmis noires et ailées ! *(Skrigneg)*

**MERITAÑ** [me'ritə] : [***meritaff*** 1557] vb. ; Mériter

**Ah ya-ya, meritañ rent !** : Ah oui-oui, ils méritent ! *(Skrigneg)* ; **Te verite matresse, ya** : Tu méritais peut-être, oui *(Skrigneg)* ; **Petramant dow pe dri, deuh ma verites !** : Ou-bien deux ou trois, selon ce que tu méritais ! *(Skrigneg)* ; **Ga'r bod-panal, 'klask an dra-he oan... Oh eo-eo ! Ha meritañ reen sur a-walc'h !** : Avec le martinet, c'est ce que je cherchais... Oh si-si ! Et nous méritions très certainement ! *(Skrigneg)* ; **Ur frêadenn 'ha ! Gwich-all vije droed da frêo ! Hag a vije gwraet hag meritañ reemp !** : Ma foi une fessée ! Autrefois on avait le droit de frapper ! Et on le faisait, nous le méritions ! *(Skrigneg)* ; **Oh, med mi n'on ket bet frêet kalz deuh ma veriten ! Oh nann ! Kar goûd a hounn 'hat ! Oan lesket sod un tamm pudur, houzoh walc'h, oan pelloc'h war-lerc'h ar re-all** : Oh, mais je n'ai pas été beaucoup frappé selon ce que je méritais ! Oh non ! Car je sais bien pourtant ! Qu'on me laissait faire un peu la folle, puisque vous savez bien, j'étais bien après les autres *(Skrigneg)*

**MERK / MARK** [mɛrk] [mark] : [***merc*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['mɛrku] ['marku]) ; Marque

**Ar merk ! Popopop ! D'ar poent-se vij(e) ket gwraet vorz (ne)med a vije avalou d'o(be)r jistr !** : La marque ! Opopop ! À cette époque on ne se tracassait pas du moment que c'était des pommes pour faire du cidre ! *(Skrigneg)* ; **Med se sinifin ba an dañs la regn memes pas, memes markou (e)vel ar Fissel med jeñchign stumm da lak o zreid war an douar** : Mais ça signifie que dans la danse ils font le même pas, les mêmes marques que le Fissel, mais ils changent dans leur façon de poser les pieds au sol *(Plourac'h)*

**MERKAÑ / MERKO** ['mɛrkə] ['mɛrko] : [***mercqa*** 1732] vb. ; Marquer

**Se zo kaos a laron war ar paper vé braw merkañ ar pezh a vé c'hoant !** : C'est pourquoi je dis que sur le papier, c'est facile de marquer ce qu'on veut ! *(Skrigneg)* ; **Ha se neus merket (a)ha(n)on un tamm, kar gwel(e)t meus ouvrïerien ar mod-se** : Et ça m'a un peu marqué, car j'ai vu des ouvriers comme ça *(Lokarn)* ; **Trôet a vije ga'r braban gwich-all ha goude vije grifoniet ha vrèset ha merket neuhe ga ur machin da verko** : On labourait autrefois au brabant et après on griffonnait, hersait et marquait alors à la machine à marquer *(Skrigneg)* ; **Oagn ket toud memes plass, med deg ha pe(va)r-ugent meus bet gwraet war ma dourné, deg ha pe(va)r-ugent hano-klïantou ha toud da verkañ** : Ils n'étaient pas tous au même endroit, j'ai eu fait quatre-vingt-dix sur ma tournée, quatre-vingt-dix noms de clients et tous à marquer *(Karnod)* ; **Sete me pé welon pa 'h añw d'ar jerdin ha 'benn a ven deut ahe his-se a welon é merket partoud lec'h pé ven ga un dra mennañket téñval, ah beñ vé ket gwel(et) ha koulskoude 'hounn walc'h a vé merket 'è meh-mod !** : Donc lorsque je vois que je vais au jardin, avant que je ne vienne là je vois qu'il est tout marqué alors que je porte quelque chose de sombre, ah ben on ne voit pas et pourtant je sais bien qu'il est marqué de la même façon *(Skrigneg)*

**MERK-HA-TREGONT** [merka'tre:gən] : n. ; Jeu de cartes trad. (poker breton)

**Alïes vïemp o c'hoari merk-ha-tregont** : Nous jouions souvent au merk-ha-tregont *(Plouïe)* ; **Ar merk-ha-tregont *37*, set' ur jeu-all é, med memes sistem ga'r belot, kajimant-sur é !** : Le merk-ha-tregont 37, c'est donc un autre jeu, mais un peu le même genre que la belote, très certainement ! *(Skrigneg)* ; **Ahe vije an devechou kass-teil ha neu'n an devechou c'hoa(r)i merk-ha-tregont pé vije an de(v)ezh kass-teil** : Là c'étaient les journées d'envoi de fumier et alors les journées à jouer au merk-ha-tregont lorsque c'était la journée d'envoi de fumier *(Speied)* ; **Hag interessant walc'h é ar merk-ha-tregont, surtoud merk-ha-tregont oa moien demp da c'hoa(r)i ga tri den pe ga c'hwec'h den pé vé kemed teir gartenn da gomañs ha vé ket rôet (ne)med teir gartenn dit** : Et le merk-ha-tregont est assez intéressant, surtout que nous pouvions jouer au merk-ha-tregont à six ou à huit personnes vu qu'il n'y a que trois cartes pour commencer, on ne te donne que trois cartes *(Skrigneg)*

**MÊRL** [mɛrl] : [***merll*** 1499] n.m. ; Maërl / Marne

**Yao ! Mêrl vise 'è** : Si ! Il y avait aussi du maërl *(Kergloff)* ; **Skuilhañ mêrl war an douar** : Épandre de la marne sur la terre *(Berrien)* ; **Mijemp okasïon d'ond alïes, pudur ma zad a vournisse brug da dud bord an mor hag a'h ee ga e drakteur da gass brug dê ha war e gis a teue sabrenn gantoñ, mêrl gantoñ goude da lakad war an douar** : Nous avions souvent l'occasion d'aller, puisque mon père fournissait de la bruyère aux gens du bord de mer et il allait en tracteur leur apporter de la bruyère et revenait avec du sable, du maërl après pour mettre sur la terre *(Skrigneg)*

**MEROUR** ['me:rur] ['me:ʳur] : [***merer*** 1586 ; ***merour*** 1633] n.m. (pl. **-ien** [me'rurjən]) ; Locataire (métayer / gérant / gestionnaire) / Fermier

**Ar merour oa aet d'ar feurm** : Le locataire était allé à la ferme *(Speied)* ; **Bet merourien 'vi(d) ar wech toud hañ !** : Locataires depuis toujours hein ! *(Lannedern)* ; **Pegur ar re-he oa toud merourien da hezh** : Puisque ils étaient tous ses métayers *(Landelo)* ; **Pegur ar merourien na gwraet un toull dèoñ ha' ree seizh troated hed** : Puisque les métayers lui avaient fait un trou qui faisait sept pieds de large *(Landelo)* ; **Oa ket kalz feurmiou bras hag alïes oagn feurmiou, oagn deuh an noblañsou, merourien oa an dud kalz da neuhe** : Il n'y avait pas beaucoup de grande fermes et c'était souvent des fermes, elles étaient aux nobles, pour-lors beaucoup de gens étaient locataires *(Kergloff)* ; **Hag ar merour voa aet da lared na bet laket teir pe bider ree memes poues ga e heñi daoñ 'e** : Le locataire alla dire qu'il avait mis trois ou quatre qui faisait aussi le même poids que la sienne *(Speied)* ; **Ha setou ar ferm oa avañsoc'h, hou(zh) oa ur ferm vras ha 'benn oa laket gwerzh war ar merour**

**oa barzh, eh beñ ar ferm oa bet gwerzhet war-lerc'h !** : Et donc la ferme plus en avant, c'était une grande ferme et lorsque le locataire qui l'occupait fut saisi, eh ben la ferme fut vendue par la suite *(Sant-Wazheg)*

**MERSI** ['mɛrsi] : [***mersi*** 1975] n.m. (pl. **mersïou** [mɛr'siju]) ; Merci

**Mad é ! Mersi !** : C'est bon ! Merci ! *(Skrigneg)* ; **Ah ya, mersi otro, mersi** : Ah oui, merci monsieur, merci *(Kleden)* ; **Ha mersi (e)vid ho patates kig-sall !** : Et merci pour vos patates au lard ! *(Kleden)*

**MERVEL** ['mɛrvəl] : [***meruel*** 1499] vb. (p.p **mar(w/v)et**) ; Mourir / Décéder

**Marvet é** : Il vient juste de mourir (cf. **marw**) ; **Ah ya ! Mod-all varvent !** : Ah oui ! Sinon elles mouraient ! *(Skrigneg)* ; **An anaon zo ahe à 'ho(r)tos hemañ da vervel** : Les âmes des défunts attendent là qu'il meure *(Skrigneg)* ; **Med un'-all ha' oa marvet i dad-kozh hag ar vamm-gozh a lare neuhe** : Mais un autre dont le grand-père et la grand-mère étaient morts disait alors *(Skrigneg)* ; **Med pé oè erro da vervel oa gwraet un interramant *première classe* gantañ** : Mais lorsqu'il mourut on lui fit un enterrement de première classe *(Kergrist)* ; **D'ar mar(e)-se varvè ur bern lone(d) war ar melchen** : À cette époque beaucoup de bêtes mouraient à cause du trèfle *(Kareis)* ; **P'ho un dèn klañw da vervel ha weli (a)ha(n)on barzh penn nec'h ar gwele** : Lorsqu'il y aura une personne malade sur le point de mourir et que tu me verras à la tête du lit *(Berrien)* ; **Marvet an diw houlowenn !** : Les deux cierges s'éteignirent ! *(Berrien)* ; **Hag hei a oa marvet ba'h ar bal neuhe ! Oa fatiket a-greis-toud hag aseet ha marwet !** : Et alors elle mourut au bal ! Elle s'évanouit d'un coup, elle tomba puis mourut ! *(Berrien)* ; **Oa hond da vervel** : Il mourait *(Skrigneg)* ; **Marvet merc'h ar roue ha marw ar medissin** : La fille du roi et le médecin sont morts *(Berrien)* ; **He zad zo marwet dow-ugent la so, na goullet ganen-me un devezh 'e « ma zad zo dre ene ? » Hezh zo marw pell-zo !** : Son père est décédé il y a quarante ans, elle m'avait demandé un jour également « mon père est là ? » Il est mort depuis longtemps ! *(Plouïe)* ; **Ma mamm-gàer oa marvet (iv)è pé oa demneet Annie** : Ma belle-mère était également décédée lorsque Annie se maria *(Skrigneg)* ; **Goude-se ma zigouee an dud mervel** : Ensuite s'il arrivait aux gens de mourir *(Sant-Wazheg)* ; **Pé vise un dèn 'hond da vervel, « hezh zo 'h o(be)r e dalarou » vise laret daoñ** : Lorsqu'un personne allait mourir, on disait qu'« il fait sa dernière extrémité de champ » *(Plouïe)* ; **Aet da vervel war beg un tamm mene oa ba ene en-dro** : Il partit mourir au sommet d'une petite montagne qu'il y avait là aux alentours *(Landelo)* ; **Se ma bet ba'r c'homañsamant ur bern keseg 'vervel pe treou mod-se** : Donc j'avais eu au commencement un tas de chevaux qui mourraient ou des choses comme ça *(Poullaouen)* ; **Vïe kalz bugwale voa o mamm 'vervel ar mod-se…** : Il y avait beaucoup d'enfants dont leur mère mourait comme ça… *(Sant-Wazheg)* ; **'Vel 'vid an dud oa 'è ! Beñ ya, pegeme(n)t peus ket gwelet 'vervel !** : C'est pareil aussi pour les gens ! Ben oui, comment n'en as-tu pas vu mourir ! *(Ponvel)* ; **Sete on bet neuhe ga ma moèr(e)b, pugur ma zad-kozh oa marvet 'è 'benn ar fin** : J'ai donc alors été avec ma tante, puisque mon grand-père décéda lui aussi pour finir *(Skrigneg)* ; **Med didoñ ! Derb(ed) dèi beañ marvet aboea ! Dec'h vintin oa komañset da ziwadañ dre bartoud : Dre he vri, dre he dowlagad, dre bartoud…** : Mais dis-dont ! Elle avait bien faillie mourir depuis ! Hier matin elle avait commencé à saigner de partout : Du nez, des yeux, de partout… *(Skrigneg)* ; **Hag a goude neuhe oa ur feurm-all neuhe ba'r C'hoat Bras-all neuhen hag a oa tud kozh e-barzh, ar reñ-h(e) oa marvet** : Et alors après il y avait alors une autre ferme dans l'autre Coat Bras, des vieux y habitaient, ils étaient décédés *(Skrigneg)*

- **Be da vervel** : Être en train de mourir ; **Da vervel ema** : Il va mourir *(Berrien)* ; **An heñi oa ar gwashañ herve oa ar grom, 'n-om ga(v)e ar c'herseg dé vi stanket, lous o vri hag ar re-gozh neuhe halle mervel !** : La pire c'était paraît-il la gourme, les chevaux se trouvaient encombrés, le nez sale et alors les vieux pouvaient mourir *(Ponvel)*
- **Dond da vervel** : Venir à mourir ; **Med ar wreg oa deut da vervel ha goude oa chomet an tri baotr ga'r roue** : Mais l'épouse vînt à mourir et après les trois garçons étaient restés avec le roi *(Lokered)*
- **Mervel ga *udb.*** : Mourir de *qqchose* ; **Ha ar reñ-s(e) so lone(d) ha' varvègn ket ga kleñved 'nê heñ !** : C'étaient des bêtes qui ne mouraient pas de maladie hein ! *(Kareis)* ; **Ma n'añw ket da gass un dra bennañket daoñ, a varvo ga'r riw ha ga'n naon ha ga'r sec'hed !** : Si je ne vais pas lui envoyer quelque chose, il va mourir de froid, de faim et de soif ! *(Skrigneg)*

**MERZHERÏAÑ** [mɛrze'rijə] : [***merzeryaff*** 1499] vb. ; Martyriser

**Sete vïent skleñjet hag a troc'het o blew dê ha merzherïet ! Lod-all vïe plantet ba'n tan !** : Elles étaient donc traînées et on leur coupait les cheveux et les martyrisait ! D'autres étaient foutus dans le feu ! *(Plonee)* ; **Kalz tud zo bet lâet ar mod-se, merzherïet !** : Beaucoup de personnes furent tuées ainsi, martyrisées ! *(Plonee)*

**MES** [meːz] ['mejz] : [vx. br. ***mes***] coll. ; Glands

**Ha c'hoazh vïe ket ka(v)et, an (dr)a-he vïe grilhet hei hag mes** ['mejz] **deus ar gwe-derw vïe despunet 'e d'o(be)r un espess chikore pe n'ounn ket pet(r)a !** : Et encore on n'en trouvait pas, on grillait de l'orge et des glands de chênes qu'on ramassait également pour faire une espèce de chicorée ou je ne sais quoi ! *(Plonee)*

**MESK / BA MESK** ['mesk] [ba'mesk] : prép. ; Parmi (cf. **E-MESK**)

**MESK** [mesk] : [***mesq*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['mesku]) ; Mélange (cf. **MESKAJ**)

- **Mesk-ha-mesk** : Indissociable ; **Richenn Sant-Herbod ha neuhe heñi ar Rusquec zo mesk-ha-mesk** : La légende de Saint-Herbot et donc celle du Rusquec sont indissociables *(Landelo)*

**MESKADENN** [mes'kɑːdən] : [***mescaden*** 1716] n.f. ; (résultat d'un) Mélange

- **Meskadenn-gaoc'h** : Sac de nœuds / Embrouillamini ; **Ahe zo ur veskadenn-gaoc'h 'tre toud se !** : Il y a là un embrouillamini entre tout ça ! *(Karnod)*

**MESKAJ** ['meskəʒ-ʃ] : [***meskaj*** 1992] n.m. (pl. **meskachou** [mes'kaʃu]) ; Mélange / Mixture

**Prest é ar meskaj** : La mixture est prête *(Plouïe)* ; **Te oar ar bed zo ur meskaj** : Tu sais, le monde est un mélange *(Kergloff)*

**MESKAÑ** ['meskə] [mesk] : [***mesca*** 1716] vb. ; Mélanger

**Malañ (a)nê ha meskañ (a)nê** : Les broyer et les mélanger (pommes) *(Kareis)* ; **Mesket ha gwraet e doas gantoñ** : Il a mélangé et fait sa pâte *(Landelo)* ; **Alïes vije mesket an ed ga'r bal** : On mélangeait souvent le blé à la pelle *(Plouïe)* ; **Ah !! Ha hezh a veske 'naoñ neuhe ?** : Ah !! Et c'est lui qui touillait alors ? *(Skrigneg)* ; **Ya med bremañ vé mesket ga traou-all** : Oui mais maintenant on le mélange avec d'autres choses *(Plouïe)* ; **Ga'n dorn vis(e) mesket toud an traou-se d'ar mare-se** : On mélangeait tout ça à la main à cette époque-là *(Lokarn)* ; **Da zigentañ ga pevar vi hag a veskoñ ar sukr, dow-c'hant gramm sukr** : Au départ avec quatre œufs et je mélange le sucre, deux cents grammes de sucre *(Skrigneg)* ; **Da drempañ pad pemzete ha meskañ (a)nèoñ beb dow zevezh** : À tremper toute une quinzaine et à mélanger tous les deux jours *(Skrigneg)*

- **(E)n-om veskañ (ga)** [nɔ̃m'veske (ga)] : Se mélanger (à) ; **Krog oan d'en-om veskañ ga muoc'h ga'n dud ha dre-se oan (e)n-om ga(v)et da (e)n-om okupiñ deus politik goude** : Je commençais à me mélanger à plus de gens et par conséquent je m'étais retrouvé ensuite à m'occuper de politique *(Kalaner)* ; **Beñ a (e)n-om veske kalz an dud assames** : Ben les gens se mélangeaient beaucoup *(Plourac'h)*
- **Meskañ *udb.* (e-)mesk** : Mélanger *qqchose* à ; **Wichou vije mesket yeot 'mesk ar lann wechou** : Parfois on mélangeait de l'herbe à l'ajonc *(Plourac'h)*

**MESKED** ['meskəd-t] : [***mesket*** 1869] ad ; Mêlé (-e)

**Pichar vije laret deus ur lon un tammig gwenn ha glas, ur lon mesked** : On disait « aubère » d'une bête un petit peu blanche et bleue, une bête de deux couleurs *(Lokmarïa)* ; **Ar re-gozh a lake ur saro brizh, oa distrouilh ! Oa fleurissed pe barrenned, mesked** : Les anciennes mettaient un sarrau marqueté, c'était pas salissant ! C'était fleuri ou rayé, mêlé *(Skrigneg)*

- **Gris-mesked** : (du) Gris mêlé (couleur) ; **Oh, gris-mesked ahe ! Me(d) ar potop, heñ oa 'vel liw ga'r macheñ ah(e) gis-s(e) walc'h, sell ! Ba'r liw-te !** : Oh, gris mêlé là ! Mais la suédine, c'était relativement comme la couleur du machin là, tiens ! De cette couleur-là ! *(Kareis)*

**MESKER** ['meskər] : [***mesquer*** 1547] n.m. (pl. **-ien** [mes'kɛrjən]) ; Mélangeur

- **Mesker-labour** : Bricoleur qui mélange tout *(Plouïe)*

**MÊSSAÑ / MÊSSED** ['mɛsa] ['mɛsɛd-t] : [***messa*** 1716] vb. ; Garder / Surveiller

**Ha vïent toud (a)ssames hag ar re-yowank a vêssè 'nê** : Elles (les vaches) étaient toutes en même temps et les jeunes les surveillaient *(Sant-Nigouden)* ; **'Fêssañ ar saout vije c'hoarïet bep sort mod, c'hoarïet vije gan raden, pugur ar re-he na krochedou** : En gardant les vaches on jouait de toutes les façons, on jouait avec des fougères, puisqu'elles avaient des crochets *(Duod)* ; **Ur wech oa ur paotr pihen ha' oè é fessed i saout ba'r prad** : Il était une fois un petit garçon qui gardait les vaches dans le pré *(Kergrist)* ; **Pato zo da fwennad ha ar bitrabes ha toud ha me oar pet(r)a... Ha mond da vêss(añ) ar saout** : Il y a les patates à sarcler et les betteraves et tout et que sais-je... Et aller garder les vaches *(Karnod)*

**MESTR** [mɛstʳ] : [***maestr*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['mɛstʳu]) ; Maître / Meilleur / Propriétaire / Patron / Supérieur hiérarchique / **MESTRES / MISTRES** ['mɛstʳəz-s] ['mistʳəz-s] : [***mæstres*** 1621] n.f. (pl. **-ed** [mɛs'treːzəd-t]) ; Maîtresse / Meilleure / Patronne / Propriétaire / Supérieure hiérarchique

**Hezh oa ar mestr** : C'était le meilleur *(Plouïe)* ; **Oa ket c'hoazh mestr ba i voutik** : Il n'était pas encore le maître dans sa boutique *(Skrigneg)* ; **An heñi oa ar mestr ba'r maner zo bet lâet** : Celui qui était maître au manoir fut tué *(Landelo)* ; **'Ma ket ar mestr ba'r yêr, n'eus ket emm mestrou** : Le maître n'est pas à la maison, il n'y a pas besoin de maîtres *(Plouïe)* ; **Amañ (e)ma mestr an dud, a oar kass ar c'hilhog hag ar yér d'o c'hlud** : Les meilleurs sont ici les gens qui savent s'imposer devant n'importe qui (m-à-m. ... envoyer le coq et les poules dans leur nid) *(Ar Fouillez)* ; **Hey ! Paotr, deus (e)ta ! Da vestres zo deut** : Hey ! Garçon, viens donc ! Ta maîtresse est venue *(Plonee)* ; **An dow-all é ar mestr din** : Les deux autres sont mes supérieurs hiérarchiques *(Landelo)* ; **Med pad tri bla (e)mañ bet i vestres** : Mais pendant trois ans elle fut sa maîtresse *(Kergrist)* ; **Aet d'ar prad ene assames ga'r mestr** : Parti au pré accompagné par le maître *(Plonee)* ; **Petra laro ar mestr 'e ?** : Que va dire le maître aussi ? *(Plonee)* ; **N'é ket me ar mest(r) ? – Goc'h !** : Ce n'est pas moi le maître ? – Si (vous l'êtes) *(Kergrist)* ; **Matresse ma mestres din zo ba'r gêr vras, petrame ho hini** : Peut-être que ma maîtresse est en ville, ou-bien la tienne *(Plonee)* ; **Nann, me(d) ar vêleien oa mestr gwich-all kajimant 'vel prisidant ar Ripublik !** : Non, mais autrefois les prêtres étaient maîtres, quasiment comme le président de la République ! *(Skrigneg)* ; **Ha d'an ampoent-te oa un' ha' vïe gwraet Yves Du Rusquec, mestr ba'r Rusquec** : Il y avait un à cette époque-là qui s'appelait Yves Du Rusquec, maître au Rusquec *(Landelo)* ; **Hezh oa un' deuh ar mest(r)ou** : C'était l'un des maîtres *(Skrigneg)* ; **Frañsou-Louï oa ur mestr sirïus pad ur panna(d)ig-mat !** : François-Louis fût un maître sérieux pendant un bon moment ! *(Poullaouen)* ; **Ur mestr hag ur vestres oa krog tibiñ o c'hoan** : Un maître et une maîtresse commençaient à souper *(Lopereg)* ; **Ar vestres oa yowank c'hoazh ha dowlagad lemm oa gati** : La maîtresse était encore jeune et avait les yeux vifs *(Lopereg)* ; **Mestrou saverien** : Des maîtres bâtisseurs *(An Uhelgoat)* ; **An aer da lar(e)d d'an dud : Sè ! Gwel(et) a reh (a)ha(n)on heñ ! Me é mestr brem(añ) !** : L'air de dire aux gens : Tiens ! Vous me voyez hein ! Dorénavant c'est moi le patron ! *(Pleiben)* ; **An dra-s(e) vïe daw doc'h 'ho(be)r plén ha**

**deuskin memes-tra lar oah ar mestr ha 'benn pé vis(e) echuet toud an dud ga(v)e da lared deuhoudoc'h, hezh so ur gwass hañ ! Heñ oar labourad !** : Il vous fallait faire ça régulièrement et monter quand-même que vous étiez le maître et quand vous aviez fini tout le monde trouvaient à dire de vous, c'est un costaud hein ! Il sait travailler ! *(Kleden)* ; **Te é gleet dit jilow 'ha(no)n-m(e) heñ ! Me é ar mestr amañ hañ ! Ha te jilow hañ ! Petram...** : Tu dois m'écouter hein ! C'est moi le maître ici hein ! Et toi tu écoutes hein ! Ou-bien... *(Karnod)* ; **Hag lod vise e(rr)o paotr yowank herve hag gredegn ket mond ga o mestres** : Et certains étaient, paraît-il, de jeunes garçons qui n'osaient pas aller avec leur maîtresse *(Ponvel)* ; **Biskoazh ! Med eh ! N'é ket blam é e(rr)i Yves ahe hag i vistres ahe é red d'an nén lammad keme(nt)-se !** : C'est pas vrai ! Mais eh ! Ce pas parce que Yves est arrivé là avec sa maîtresse qu'il faut sauter tant que ça ! *(Skrigneg)* ; **An dra-h(e) zepand pe-sort mestr vis(e)-heñw : Ma vis(e) ur mestr agreabl oa voaien da ve tost dèoñ** : Ça dépend du genre de maître qu'il était : Si c'était un maître agréable on pouvait être proche de lui *(Sant-Wazheg)* ; **Ah ! Ka(v)et na ur vestres-all, ka(v)et na un'-all** : Ah ! Il avait trouvé une autre maîtresse, il avait trouvé une autre *(Skrigneg)*

- **Be dindan-vestr** : Avoir un patron ; **Un dèn hag é mestr daoñ i-hun, n'é ket meh-mod 'vel an (hi)ni vé dindan-vestr ! An (hi)ni zo dindan-vestr é red daoñ o(be)r ur serten labour, med an (hi)ni zo mestr daoñ i-hun ra i vod** : Une personne qui est son propre patron, ce n'est pas pareil que celui qui a un patron ! Celui qui a un patron doit faire un certain travail, mais celui qui est son propre patron fait à sa manière *(Skrigneg)*
- **Be mestr daoñ e-hun** : Être son propre patron ; **Med an (hi)ni zo mestr daoñ i-hun ra i vod** : Mais celui qui est son propre patron fait à sa manière *(Skrigneg)* ; **An dud, pudur oa mestr dê o-hun a ree deuh o nerzh ha deuh o voues pé 'h eent da labour(a)d !** : Les gens, puisqu'ils étaient leur propre patron, faisaient selon leur énergie et à leur rythme lorsqu'ils allaient travailler *(Skrigneg)*
- **Mestr ar vag** : Le maître du bateau ; **Mestr ar vag neuhe v(o)a ket bet gouest da gass 'nèi war-eñwn ha 'sarr tond a-maes deus sklus Rosvegen a v(o)a-hi dre-eñwn ba'r pont Ty-Men ha aet toud d'an traoñ** : Alors le maître du bateau ne fut pas capable de le faire aller droit et tout en sortant de l'écluse de Rosvegen, il alla en droiture dans le pont de Ty-Men et alla vers le fond *(Pleiben)*
- **Mestr war an dachenn** : Maître des lieux ; **Mestr ataw war an dachenn** : Toujours le maître des lieux *(Ar Fouillez)*
- **Ober ur vestres deus ur plac'h** : Faire d'une fille une maîtresse ; **Ha noè gwraet ur vestres deus-hei** : Et il en fit sa maîtresse *(Kergrist)*

**MESTR-SKOL / MESTR-SKOUL** [mɛ'sko:l] [mɛ'sku:l] : [***mestr-skôl*** 1850] n.m. ; Maître d'école / **MESTRES-SKOL / MESTRES-SKOUL** ['mɛstə'sko:l] ['mɛstə'sku:l] : [***mestrez skol*** 1921] n.f. ; Maîtresse d'école

**Mé gwas voa mestr-skoul ba Landelo** : Mon mari était maître d'école à Landeleau *(Sant-Wazheg)*

**MESTRONÏAÑ** [mɛstrɔ̃'nijə] : [***maestroniaff*** XVIe] vb ; Maîtriser

**An dud oa deredet ha na mestronïet (a)nèi** : Les gens avaient accouru et l'avaient maîtrisée *(An Uhelgoat)*

**METR** [mɛtʳ] : [***mètr*** 1863] n.m. (pl. **-ou** ['mɛtʳu] **-ed** ['mestrəd-t]) ; Mètre

**Dow c'hant metr** : Deux cents mètres ; **'Benn pise gwraet tri-pe(va)r metr gante, vïe red dec'h hadlemm(añ) 'nê c'hoazh 'è** : D'ici que vous ayez fait trois-quatre mètres avec, il vous fallait les aiguiser à nouveau *(Karais)* ; **Un tamm koat a-peu-prè ar mo(d)-se, hir é ha tri metr 'n-heñi é** : Un bout de bois à-peu-près comme ça, il est long, il fait trois mètres *(Karais)* ; **Ahe voa gwraet tregont metr uveles mennaket ha tregont kilometr peb pénn** : Là ça faisait aux alentours de trente mètres de hauteur et trente kilomètres chaque face *(Plonee)* ; **Ar moniteur na tap i vetr da wel pe-geid oan deuh an trotouar** : Le moniteur a pris son mètre pour voir à quelle distance j'étais du trottoir *(Plouïe)* ; **Un neubeud metrou vise, dow vetr bennaket (e)tre an alar hag ar c'heseg** : Il y avait quelques mètres, il y avait deux mètres environ entre la charrue et les chevaux *(Plonee)* ; **Matrehe oa dow pe dri c'hant metr d'ober (e)vid mond d'ar pont** : Il y avait peut-être deux ou trois cents mètres à faire pour aller au pont *(Plonee)* ; **Matrehen oa ket pemp-kant metr deusouti hag a na ket joñj deusontañ** : Il était peut-être à cinq cents mètres d'elle et elle ne se rappelait pas de lui *(Plourac'h)* ; **Ha koulskoude meu(s) ur pezh cherdin, pugur ra kajimant kant metr hed ha deg metr ledanded** : Et j'ai pourtant un grand jardin puisqu'il fait quasiment cent mètres de long et dix mètres de largeur *(Skrigneg)* ; **Ijelloc'h, deg pe ugent metr ijelloc'h (e)vid an hangar** : Plus bas, dix ou vingt mètre plus bas que le hangar *(Skrigneg)* ; **Ha matrehe a ra ur metr-hed, an dra-he zepand** : Et peut-être fait-il un mètre de long, ça dépend *(Pleiben)* ; **Eizh-kant metr pe war-dro, war an hent, deus amañ d'ond ga'n hent** : Huit cents mètres ou environ, sur le chemin, d'ici en prenant le chemin *(Sant-Nigouden)* ; **Matre'n voagn tud vad 'e, med matrehe ar mestred deuhoute voa tud fall, lar dê « boñ ! Daw mond ! »** : C'était peut-être de braves gens aussi, mais peut-être que leurs maîtres étaient des gens mauvais, à leur dire « bon ! Il faut y aller ! » *(Plonee)* ; **Koueet ba un toull, ar re-he oa toullou oa don heñ ! Da-beked tri metr donded 'ta 'ha oa** : Tombée dans le trou, c'étaient des tous qui étaient profonds hein ! C'était jusqu'à trois mètre de profondeur tiens ! *(Brennilis)* ; **Beñ ur ruban deg-metr oa-hi ha an heñi vis(e) gati 'vusul(iñ) ar bern plous ha 'vusul(iñ) ar bern foenn ha'n traou...** : Ben c'était un ruban à mesurer de dix mètres et celui qui l'utilisait pour mesurer le tas de paille et pour mesurer le tas de paille et autres... *(Sant-Wazheg)*

- **Pegement ar metr é ?** : Combien c'est le mètre ? ; **Me zo bet 'tennañ barzh da-houde ma-hun, vise gwerzhet dit tri vetr da dennañ, me n'ounn ket pegement ar metr 'ha oa 'è** : Je suis allé y extraire moi-même ensuite (la tourbe), on te vendait trois mètres pour extraire, je ne sais pas combien c'était le mètre non-plus ma foi ! *(Brennilis)*

**MEUD** [mø:d-t] : [***meut*** 1499] n.m. ; Pouce (cf. **BIS-MEUD**)

**MEULEUDIÑ** [mø'lø:də] : vb. ; Faire l'éloge de

**Ah ya ! Oh ya, oagn ket meuleudet 'nê hañ !** : Ah oui ! Oh oui, on ne leur faisait pas d'éloges hein ! *(Kergloff)*

**MEULIÑ** ['mø:li] : [***meuliff*** 1499] vb. ; Louer

**Meulomp Doue !** : Louons Dieu ! *(An Uhelgoat)* ; **Te zo 'klask be meulet** : Tu cherches à ce qu'on te loue *(Poullaouen)*

**MEU-MEU** [mø'mø:] : n.m. ; Meuh-meuh (langage enfantin)

**Pe-lec'h (e)ma an tê-tê hag ar meu-meu ?!** : Où est le toutou et la meuh-meuh ?! *(Skrigneg)*

**MEUR / MEURD / MERD** [mø:r] [mɛrd] : [vx. br. ***mor*** ; ***meur*** 1467] ad. ; Maint (-es) / (**- a**) Nombre (- de) (toujours suivi d'un singulier)

**Meñ meus bet naon meur a wech** : Moi j'ai eu faim maintes fois *(Plonee)* ; **Bihen oan, med klêt meus bet (a)nê lared meur a wech** : J'étais petite, mais je les ai entendus dire maintes fois *(Skrigneg)* ; **Koulskoud(e) meus bet klêt (a)nèi lared merd a wech** : Pourtant je l'ai eu entendu dire maintes fois *(Plonee)* ; **Dre faot houzh meump tapet meur angeuladenn !** : Par sa faute nous avons pris nombre d'engueulades *(An Uhelgoat)* ; **Beb-sul neu'n, ha sa(do)rn alïes matre'n, meurd a su(zhu)n !** : Chaque dimanche alors, et souvent peut-être samedi, nombre de semaines ! *(Kergloff)* ; **Red é demp 'ha treiñ hom zeod ba hom ginou meur a wich 'benn lar forz-petra !** : Ma foi, il nous faut tourner notre langue maintes fois dans notre bouche avant de dire n'importe quoi ! *(Skrigneg)*

- **Dibiñ meurd a be-moc'h-lard da *ub.*** : Coûter cher en nourriture à *qqn.* (m.-à-m. Manger plusieurs cochons d'engraissement à *qqn.*) ; **Ar re-s(e) neus deb(et) meurd a be-moc'h-lard demp-ni !** : Ils nous ont coûté cher en nourriture ! *(Speied)*
- **Meur a hi(n)i** : Plusieurs (personnes) ; **Med meur a hi(n)i zo bet digoueet an dra-he gantoñ hañ !** : Mais c'est arrivé à plusieurs hein ! *(Skrigneg)*
- **Pa c'hwezh an a(v)el diwar ar c'hornoweg / Vé tapet meur a hinoweg** : Quand le vent souffle de l'ouest / Se font attraper nombre de naïfs *(Plouïe)*

**MEURBL / MEUB** [mœrp] ['mø.b-p] : [***meubl*** 1623 ; ***merble*** 1723] coll. (sing. **pezh-meurb(l)** [pez'mœrp]) : Meubles

**Ur pezh-meurb** : Un meuble *(Kergrist)* ; **Meurb deus ar c'hàerrañ** : Des meubles parmi les plus beaux *(An Uhelgoat)* ; **Ha gwelc'h(añ) ar polennou ha goud(e) neu'n frot ar meurb !** : Laver les bols et alors après frotter les meubles ! *(Karnod)* ; **Koat-delc'h é kar'n ar wênn, surtoud ba'r wênn-derw ha ga hezh vé gwraet meurb** : Du bois dur, c'est le cœur de l'arbre, surtout dans le chêne et on en fait des meubles *(Kleden)* ; **Wichou ba-dan ar meub ah(e), pa 'h ees d(a) wel : « Sell ! Amañ zo rac'hed-kozh ! » Vije lar(e)t** : Parfois là sous les meubles, lorsque tu vas voir : « Tiens ! Ici y a des mille-pattes ! » Qu'on disait *(Skrigneg)* ; **Distaget ur meurb deuh ar voger, koueet war an douar hag heñ na gleet 'h o(be)r un drous, toud ar *vaisselle* torr(e)t 'barzh** : Un meuble décollé du mur, tombé sur le sol, il fit un bruit, toute la vaisselle cassée à l'intérieur *(Brennilis)* ; **Ha oa kass(et) da Gareis ha oa tigwraet pé oa bet an tan ! Ar mod-se n'eus keme(d) hezh-se choma deus meurbl kozh ma dad !** : Il l'envoya à Carhaix et il fut défait lorsqu'il y eut le feu ! Ainsi il ne reste que celui-là du vieux mobilier de mon père ! *(Ponvel)* ; **Ar reñ-he 'h ee lem vije umid, an umidite blij dê ha neuhe dindan ar meub, pa vije e(rr)i kozh ar meub, ba'h ar c'hoat kozh vent** : Ils allaient là où c'était humide, ils aiment l'humidité et alors sous les meubles, lorsque les meubles devenaient vieux, ils sont dans le vieux bois *(Skrigneg)*

**MEURLARJE** [mœr'larʒə] : [***malarde*** 1732] n.m. ; Mardi-gras

**Pevar devezh cheu vije 'taw ga Meurlarje** : Il y avait toujours quatre journées de jeux à mardi-gras *(An Uhelgoat)* ; **Ur c'harnaval spontus da Veurlarje** : Un incroyable carnaval à mardi-gras *(An Uhelgoat)*

**MEURZH** [mørz-s] : [vx. br. ***morth*** ; ***meurz*** 1499] n.m. ; Mars (cf. **mis-meurzh**) / Mardi

**Ar meurzh** [ar'mørz-s] : Le mardi ; **Mis-meurzh (e)momp bremañ** : Nous sommes à présent au mois de mars *(Plouïe)* ; **Ba mis-meurzh** : Au mois de Mars *(Plouïe)* ; **Med (a-)benn meurzh 'h a-hè o-dow d'an eured** : Mais pour mardi ils vont tous les deux à la noce *(Sant-Hern)* ; **D'ar lun petram d'ar meurzh** : Le lundi ou-bien le mardi *(Kolloreg)*

**MEUS** [mø:z-s] : [vx. br. ***moys*** ; ***meus*** 1499] n.m. (pl. **-iou** ['mø:zju] **meujou** ['mø:ʒu]) ; Mets / Repas fin

**Ur meus spont(u)s !** : Un repas fameux ! *(Skrigneg)* ; **Pi(d)ur vije pell 'tre ar meujou** : Puisque c'était long entre les mets *(Skrigneg)* ; **Deuh an nos vise patates ha kig-sall bemde, an dra-he oa ar meus a vije bemde** : Le soir on avait des patates au lard quotidiennement ; c'était le bon plat quotidien *(Lokmarïa)* ; **Kig, bon un tamm rost ha patates an dra-he zo ur meus !** : De la viande, bon un peu de rôti et des patates ça c'est un mets ! *(Berrien)* ; **Pep-heñi a blij e veus daoñ** : Chacun aime son mets *(Poullaouen)* ; **'Vel lare ma zad-kozh : Hezh é ma c'hentañ meus !** : Comme disait mon grand-père : C'est mon mets favori *(Skrigneg)* ; **Sete ba'h ur plass a oa aet hag oa pell (e)tre ar meujou oa, kar oa bet pell (e)tre an dow veus mé-keres !** : Il était donc parti dans un endroit dans lequel c'était long entre les repas, car ce fut long entre les deux repas si tu préfères *(Skrigneg)*

**MEVEL / MEWEL** [me:vəl] ['mewəl] [me:ᵊl] : [***meuell*** 1499] n.m. (pl. **-ien** [me'vɛ(l)jən]) ; Serviteur / Valet de ferme / Domestique / Commis

**Me zo bet deg la mevel** : J'ai été valet de ferme pendant dix ans *(Karais)* ; **Ur me'el oa ga'r c'hemener** : Le tailleur avait un valet à son service *(Plonee)* ; **Med ar me'el oa laret daoñ mond** : Mais on avait demandé au valet d'aller *(Plonee)* ; **Pé voa deut ar mevelien da zeb o dujuni** : Quand les servants vinrent prendre leur petit déjeuner

*(Plonee)* ; **Ar mevel bras noa laret d'ar vatezh** : Le grand servant dit à la servante *(Plonee)* ; **Ha sete tàe ar me(v)el da ti ma yontr da Kerern** : Et donc le valet de ferme venait chez mon oncle à Kerelan *(Speied)* ; **Kar ur mevel kozh oa ganti c'hoazh, deus ar Guilly** : Car elle était accompagnée d'un vieux valet de ferme, du (village du) Guilly *(Karais)* ; **Beked trizeg la oan bet ba'r skoul, war-lerc'h oan aet da ziwall ar saout ha neu'n da vevel !** : Je suis allé à l'école jusqu'à treize ans, après je suis allé garder les vaches et je suis devenu alors valet de ferme ! *(Kareis)* ; **Ha oa deut hemañ (iv)è da lec'h oa aet an heñi-all (iv)è da glask plass da vevel (iv)e** : Et il partit également là où l'autre alla demander une place comme domestique aussi *(Landelo)* ; **Flemmet ar vatezh ga'r mevel** : La bonne s'est faite engrosser par le domestique *(Kergloff)* ; **Ha me meus joñj, pé oan mevel ahe, oa ur mab-pihen amañ hag a heñw larè d'i da-kozh** : Et je me rappelle, lorsque j'étais commis là, il y avait ici un petit fils qui demanda à son grand-père *(Kareis)* ; **Ur voutik a vefe gouest da bêo ur mevel, ur mevel mad heñ ! Pass ur c'hlasker-grilhed !** : Une exploitation qui pourrait payer un valet, un bon valet hein ! Pas un chercheur de grillons ! *(Lannedern)* ; **Trôet nôa mad an traou gantoñ barzh war-lerc'h, 'benn neus an dud arc'hant, heñ nôa kemeret ur mevel dorzhtu !** : Tout avait bien tourné pour lui à l'intérieur ensuite, quand les gens ont de l'argent, il avait de suite pris un commis ! *(Sant-Wazheg)*

- **Be mevel ga ub** : Être le serviteur de *qqn.* / Être le commis de ; **Med alïes vïemp meve(l)ien gante** : Mais nous étions souvent leurs valets de ferme *(Plouïe)* ; **N'oc'h kime mevel gantoñ** : Vous n'êtes que son serviteur *(Landelo)*

**MEVIGELLAÑ** [mevi'gɛlə] : [***mezwigellañ*** 1992] vb. ; Donner le (tournis / vertige)

**Mevigellañ ran nes takenn e-bed** : J'ai le tournis sans (avoir bu) aucune goutte *(Poullaouen)*

**MEW** [mɛw] : [***mezu*** 1499] ad. ; Saoul (-e)

**Mew vise kasimant bemde** : Il était saoul quasiment tous les jours *(Lokmarïa)* ; **Med vêr keme(d) ur wich mew ! Goude vêr krag-vew** : Mais on n'est saoul qu'une fois ! Après on est éméché (c-à-d. ça devient une habitude) *(Skrigneg)* ; **Mad é Élise petram vein mew damaig** : C'est bon Élise sinon je serais saoule tout à l'heure *(Skrigneg)* ; **Ha 'benn ar fin oagn aet mew ha koueet an tok ba'r pri !** : Et à la fin ils étaient devenus saouls et le chapeau tomba dans la boue ! *(Plonee)* ; **Ha Yves, pegur vise mew, a gave daoñ 'h ee ar person da gaoud e wreg** : Et Yves, puisqu'il était saoul, croyait que le recteur allait trouver sa femme *(Lokmarïa)* ; **Hemañ a vé mew bemde !** : Il est saoul tous les jours ! *(Skrigneg)* ; **Sete ar mod-se vïe vorzet daoñ bi mew** : Comme ça c'était bien forcé qu'il soit saoul *(Lokmarïa)* ; **Nann me(d) oa ket daw dèi be mew (iv)e** : Non, mais elle n'était pas forcée d'être saoule non-plus *(Plouïe)* ; **« Rond é e voutou » vise laret pé vise mew** : On disait « il a des chaussures à bascules » quand il était saoul *(Plouïe)* ; **Oaint ket re vew toud-ar-jeu** : Tous n'étaient pas trop saouls *(Plourac'h)* ; **Alïes vïe blam vïe mew an dud, 'houzes a-walc'h** : C'était souvent parce que les gens étaient saouls tu sais bien *(Plouïe)* ; **Ya med vign ket mew o-dow mechañs !** : Oui mais faut espérer qu'ils n'étaient pas saouls tous les deux ! *(Plouïe)* ; **Mew bemde ?** : Saoul quotidiennement ? *(Plouïe)* ; **Ma vïe mew alïes vïe laret karg-i-doull, hezh so ur c'harg-i-doull** : S'il était souvent saoul on disait boit-sans-soif, c'est un boit-sans-soif *(Poullaouen)* ; **Ya, med bombocher zo un' dèn ha' vé mew alïes !** : Oui, mais un « bombocher » c'est une personne qui est souvent saoule *(Kergloff)* ; **P(é) oa-ñw deut d'ar gêr, jome ket war i dreid, ken mew-all 'vel oa-ñw !** : Lorsqu'il revint à la maison, il ne tenait pas debout, tellement il était saoul *(Plonee)* ; **Ma ves mew un tamm ha pa teues 'darre barzh da bosissïon, vé laret « divadoret é »** : Si tu es un peu saoul et que tu reviens à ton état normal, on dit que « il est désenivré » *(Skrigneg)* ; **Ha kajimant ken mew ar merc'hed 'vel ar baotred ! Fumiñ ha eviñ ! – Daon ! Memes-mod é** : Et les filles quasiment aussi saoules que les garçons ! Fumer et boire ! – Dam ! C'est la même ! *(Skrigneg)* ; **Me meus bet gwel(et) ma zad 'tond deuh ar Gr(o)as Ru, vije mew hag a vije aseet ba'r c'harr, ar gaseg teue hi-hun d'ar yêr !** : J'ai vu mon père venir de Kroaz Ru, il était ivre et assis dans la charrette, la jument venait elle-même à la maison ! *(Skrigneg)*

- **Dall-ha-mew ga** : Submergé (-e) par ; **Oain dall-ha-mew ga'r labour** : J'étais submergé par le travail *(Skrigneg)*
- **Hanter-vew** : À moitié ivre(s) / Dans les vapes ; **Hanter-vew é skrijal ha kannad** : Ils beuglaient et se battaient à moitié ivres *(Ar Fouillez)*
- **Klañw-mew** : Très fiévreux ; **Klañw-mew vé lar(et) 'benn (e)moc'h sañs(et) ga'n derzhenn vrass** : On dit « fiévreux » quand tu as, censément, une fièvre de cheval *(Laz)*
- **Mew-dall** : Complètement (saoul (-e) / bourré (-e)) / Ivre mort ; **Mod-all vïent bet mew-dall é tond d'ar gêr** : Autrement ils auraient complètement saouls en rentrant à la maison *(Kolloreg)* ; **Mew-dall ? Pé vé leuniet !** : Complètement bourré ? Quand il est plein ! *(Skrigneg)* ; **Ah ! Mew-dall toud, pe(va)r oagn... Halala !** : Ah ! Tous ivres mort, ils étaient quatre... Holala ! *(Lokmarïa)* ; **Mew-dall, e(rr)o boessoner** : Ivre mort, devenu alcoolique *(Kergloff)* ; **Med hemañ zo 'n-om ga(v)et mew-dall !** : Mais il s'était retrouvé complètement ivre ! *(Skrigneg)*
- **Mew da ruilhal** : Saoul à se rouler parterre ; **Vïent ket mew da ruilhal** : Ils n'étaient pas saouls à rouler parterre *(Lokarn)*
- **Mew-mig** : Complètement saoul ; **(Oh ! Mew-mig é ! / Oh ! Hizh so mew-mig !)** : Oh ! Il est complètement saoul ! *(Poullaouen)*
- **Mew-pok** : Ivre mort ; **Bon, vïent ket mew-pok heñ !** : Bon ils n'étaient pas ivres morts hein ! *(Lokarn)*
- **Mond mew** : Se saouler ; **Oh n'é ket daw mond ker mew !** : Oh ce n'est pas obligé de tant se saouler ! *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Penn-mew** : Soûlard (-e) ; **Hezh so ur penn-mew !** : C'est un soûlard ! *(Kergloff)*

**MEWR / MEIER** ['mɛwər] ['mɛjər] : [***meur*** 1499] ad. ; Vif (-ve) / Alerte / Dégourdi (-e) / Leste / Agile (cf. **LIJER** ; **GWEWR**)

**Pegen meier é deu't abowe neus laket e voutou-lèr !** : Qu'est-ce qu'il est devenu dégourdi depuis qu'il a mis ses souliers ! *(Plouïe)* ; **Me oa meier keid oan yowank** : J'étais vif dans ma jeunesse *(An Uhelgoat)*

**MEZH** [meːz-s] : [***mezz*** 1499] n.f. ; Honte

**Hezh ga'r vezh** : Honte à lui *(Plouïe)* ; **Ne teuin ket kin gantoñ ! Mezh meus…** : Je ne viendrai plus avec lui ! J'ai honte… *(Plouïe)* ; **Ga'r vezh ! Mond ba kêr ga da vragou pilhotet** : La honte ! Aller en ville avec ton pantalon en lambeau (dans le bas) *(Plouïe)* ; **Lesket ar powr-kaezh plac'h yowank ba'r vezh ha ba'n dismegañs** : La pauvre jeune femme laissée dans la honte et l'opprobre *(Kergrist-Moelou)* ; **Kar lesket neus (a)ha(n)on ba'r vezh ha on tougen ur bugel deus-hañ !** : Il m'a laissée dans la honte alors que je porte un enfant de lui ! *(Kergrist)* ; **Oh ! An dra-he zo ur bern arveiou 'ha ! Ken mé mezh evite wichou** : Oh ! C'est faire beaucoup de manières ma foi ! Si bien que j'ai parfois honte pour eux *(Skrigneg)* ; **Me zo 'hond da fortuniañ 'benn ur penna(d)ig amañ hi-mañ ha bremañ te zo komañs o(be)r re-vihen ! Ur vezh é !** : Moi je vais me caser d'ici peu et maintenant toi tu commences à faire des petits ! C'est une honte ! *(Skrigneg)* ; **Set' oa e(rr)i da zisken 'nèi demp ha ni mamp mezh beañ en-dro d'ar chidour(e)n ! Ni oa 'tibiñ patates ha laezh !** : Il était donc arrivé pour nous la présenter et nous avions honte d'être autour du chaudron ! Nous mangions des patates au lait ! *(Skrigneg)*

- **Be staotet ar vezh gantoñ** : Ne plus avoir honte de rien ; **Ar re-he é staotet ar vezh gate pell-zo !** : Ça fait longtemps qu'ils n'ont plus honte de rien ! *(Plouïe)*
- **Rostet ga'r vezh** : Mort (-e) de honte ; **Hemañ glefe be ros'et ga'r vezh** : Il devrait être mort de honte *(Plouïe)* ; **Rostet ga'r vezh (e)vel ur lïo** : Mort de honte comme un zozo *(Poullaouen)*

**MEZHEG / MEZHIG** ['meːzəg-k] ['meːzig-k] : [***mezec*** 1519] ad. ; Timide / Timoré (-e) (cf **GOUÈR)**

**Ur paotr mezhig** : Un garçon timoré, vite intimidé *(Poullaouen)*

**MEZHER** ['meːzər] : [***mezer*** 1499] n.m. ; Drap (cf. **LIÑSER**)

**Un abid mezher en tri damm** : Un costume de drap trois pièces *(Poullaouen)*

**MEZHEVEN** [mez'eːvən] : [vx. br. ***medhamin*** ; ***mezeven*** 1499] n.m. ; (le) (mois de) Juin (cf. **MIS-EVEN**)

**Ba mezheven ziminüe ar laezh hañ ! Ar boued vïe re galed, 'houz'z (a-)walc'h !** : En juin, le lait diminuait hein ! La nourriture était trop dure, vous savez bien ! *(Plouïe)*

**MIAÑWAL / MÏAÑWAD / MINIAWAL** ['mjɑ̃wəl] [mi'jɑ̃wəd-t] [mi'niawəl] : [***myaoüal*** 1732] vb. ; Miauler

**Ar c'hazh oa é vïañwed ahe** : Le chat miaulait là *(Lannedern)* ; **Ar c'hazh na mïañwet dec'h** : Le chat avait miaulé hier *(Lannedern)* ; **Ur c'hazh o viniawañ ba'r c'harr** : Le chat miaulant dans la charrette *(An Uhelgoat)*

**MICHAÑS** [mi'ʃɑ̃z-s] : conj. ; Il y a des chances / Sûrement / Je pense bien / Espérons (que) / J'espère (que) (cf. **MECHAÑS**)

**MICHENN** ['miʃɛn] : [***michen*** 1659] n.f. ; Miche

**Teir vichenn (a) zow lur** : Trois miches de deux livres *(Plonee)*

- **Michenn-var(a)** ['miʃɛn'vɑːr(a)] : Miche de pain ; **Un deber(e)s-var(a), peus kem gwel (aha)noc'h : Teir vichenn-var(a) (e)vid ar si(zhu)n !** : Une mangeuse de pain, tu n'as qu'à voir : Trois miches de pain pour la semaine ! *(Plonee)*

**MICHER / MECHER** ['miʃər] ['meʃər] : [***micher*** XVIᵉ] n.f. (pl. **-iou** [mi'ʃɛrju] [me'ʃɛrju]) ; Métier

**Med neuhe é daw din cheñch micher** : Mais alors il faut que je change de métier *(Landelo)* ; **Delc'h-mad on bet stumpet d'o(be)r, heñ oa ma micher !** : J'ai toujours été disposé à faire, c'était mon métier ! *(Lokarn)* ; **An dra-he oa ur vicher labour(u)s !** : C'était un métier exigent en travail ! *(Brennilis)* ; **Ar reñ-he ra labour ! Ha pep-hi(n)i i vicher ! Hag a vent à hond hag à tond…** : Ils font du boulot ! Et chacun son métier ! Et ils vont et viennent… *(Skrigneg)* ; **Me zo 'bow(e) re bell-zo ba'r vicher 'vid goûd** : Je suis depuis trop longtemps dans le métier pour savoir *(Lannedern)* ; **Da bemzeg la on deut da Sant-Hern da ziskiñ ar vicher piker-men !** : Je suis venu à Saint-Hernin à quinze ans pour apprendre le métier de tailleur de pierre ! *(An Uhelgoat)* ; **Me(d) maes vijer dalc'h-mad ha pé blij ar vicher walc'h, an dud 'n-om blij walc'h !** : Mais on était constamment dehors et lorsque le métier plaît suffisamment, les gens se plaisent volontiers ! *(An Uhelgoat)* ; **Me meus ket kalz a dra da lar dèoñ, pugur meump ket bet gwel(e)t memes micheriou (aha)namp, set' ar mo(d)-s(e)…** : Je n'ai pas grand-chose à lui dire, puisque nous n'avons pas vu les mêmes métiers, voilà… *(Speied)* ; **Doworn gwenn vije laret 'e alïes deus ar re faote ket dê lak o doworn ba serten micheriou vije dam vije lous ha sterd** : On parlait souvent aussi des mains blanches de ceux qui ne voulaient pas mettre leurs mains dans certains métiers qu'il y avait du fait que c'était sale et difficile *(Plouïe)* ; **Hag ar mod-se beñ c'hwi ziskou(e)o ho micher assam(bles) ganen** : Et comme ça ben tu découvriras ton métier en ma compagnie *(Sant-Hern)* ; **Houzh zo ur vicher ha' oa sterd a-walc'h hag a zigouee ket mad da dou'n dud** : C'est un métier qui était assez difficile, et il ne convenait pas à tout le monde *(Plouïe)* ; **An dra-he oa an tristañ micher** : C'était le plus triste des métiers *(An Uhelgoat)* ; **Akuit ba toud ar micheriou** : Habile dans tous les métiers *(Poullaouen)* ; **Ar re-ell eve 'e, ar micheriou-ell, med müoc'h dre-skoach sur walc'h !** : Les autres aussi buvaient, les autres métiers, mais plus en cachette sûrement ! *(Lokarn)* ; **Krog oan a-bred ga'r vicher pegur oain bihen-tre ha oan lakeet da ziwal ar vamm-gozh, pass lesk anèi mond-kuit, matresse oan pemp la** : J'avais commencé tôt le métier puisque j'étais toute petit lorsque l'on me mit à garder la grand-mère, ne pas la laisser partir, j'avais peut-être cinq ans *(Plouïe)* ; **Ha ni ouïe ur bern traou ! Ni oa kapat da honi hon boued dija pé 'h emp d'ar skol, ga micher hon zud** : Et nous savions faire un tas de choses ! Nous étions déjà capables de gagner notre croûte lorsque nous allions à l'école, grâce au métier de nos parents *(Skrigneg)* ; **Ah ya, me oa bet barzh Brest pad tri bla 'tisken ar vicher** : Ah oui, j'ai été à Brest pendant trois ans pour

apprendre le métier *(Skrigneg)* ; **Ar gwellañ micher 'h a dit é ar post kontouer** : Le métier qui te convient le mieux c'est pilier de comptoir *(Poullaouen)* ; **Oh ! Sant-Nikolas ! E(rr)i oun d'hou kaoud, c'hwi gelennefe (a)ha(n)on ha larefe din deus pe-sort micher mond d'o(be)r ?** : Oh ! Saint-Nicolas ! Je suis venu vous trouver, vous pourriez me conseiller et me dire pour quel métier je suis fais ? *(Skrigneg)* ; **Oh daon ! Ur vicher zo ha n'é ket re sterd, te heus kemed mond da làerezh !** : Oh dam ! Il y a un métier pas trop difficile, tu n'as qu'à devenir voleur ! *(Skrigneg)* ; **Sete a zo ur vicher 'vitout** : Il y a donc un métier pour toi *(Ponvel)* ; **Med an dra-he oa ur vicher** : Mais c'était un métier *(Skrigneg)* ; **Ma visent keseg ha vise eubeulien bihen gate, pet(r)a ! Med ha neuhe vïer ket 'lakad 'nê-gn d'o(be)r toud ar micheriou 'è 'benn vïent 'ho(r)tos un eubeul bihen** : Mais c'étaient des chevaux accompagnés de poulains quoi ! Mais alors on ne les faisait pas faire tous les métiers non-plus quand ils attendaient un petit poulain *(Sant-Wazheg)*

- **Be ba'r vicher** : Être du métier ; **Eürusamant oa ur charreter kozh ba'r vecher krog barzh ennoñ** : Il est heureusement tenu par un vieux charretier de métier *(Poullaouen)*
- **Deus pe-sort micher é mad** : Pour quel métier est-il (/elle) fait (-e) ; **Daon ! Heus kemed mond da Biridi, kar ahe (e)ma Sant-Nikolas ha goull digantoñ deus pe-sort micher out mad !** : Dam ! Tu n'as qu'à aller à Piridi, car Saint-Nicolas s'y trouve et tu lui demandes pour quel métier tu es fait ! *(Skrigneg)*
- **Goûd labourad e vicher** : Connaître son métier ; **Gouïed ree-heñw labour'd i mecher ! Ree keme(d) an dra-he (a)naoñ !** : Il connaissait son métier ! Il ne faisait que ça *(Kleden)*
- **Gwal vicher** : Dur métier ; **Ar re-he na ur gwal vicher ober an dra-he** : Ils avaient un dur métier que de faire ça *(Brennilis)*
- **Kaoud micher 'benn + *vb.*** : Avoir du métier avant de + *vb.* ; **Daw é kaoud un tamm mecher 'benn 'h o(be)r an dra-se ! Me ouiè 'h o(be)r, kar mé dad na bet disket din** : Il faut avoir un peu de métier avant de faire ça ! Moi je savais faire, car mon père m'avait appris *(Kleden)*
- **Krigiñ war ar vicher** : Commencer à apprendre le métier ; **Red dit krigiñ war ar vicher** : Il faut que tu commences à apprendre le métier *(Kalaner)*
- **Labourad war teusken e vicher** : Travailler sur l'apprentissage de son métier ; **Bet on bet ur bla hag labouret meus tri vla war teusken ma micher** : Je suis allée un an et j'ai travaillé trois ans sur l'apprentissage de mon métier *(Sant-Wazheg)*
- **Mond ba'r vicher** : Entrer dans le métier ; **Me reen kim(ed) gwerzhañ, aet oan ba'r vicher go(ude)-se** : Moi je ne faisais que vendre, j'étais ensuite entrée dans le métier *(Plonee)*
- **Mond war e vicher** : Exercer son métier ; **Ar re nôa ur vicher (a-)raog pé yeent di, ar re-he oa aes dê ! Ar re-he nôagn kimed goull mond war o micher ha sete ar re-he nôa ur vicher ha' gontinüe pet(r)a !** : Ceux qui avaient un métier avant qu'ils n'y aillent, c'était facile pour eux ! Ils n'avaient qu'à demander à exercer leur métier, ils avaient donc un métier qu'ils continuaient quoi ! *(Ar C'hastell-Ne)*
- **N'ema ket e vicher gantoñ da ziskiñ** : On ne va pas lui apprendre son métier ; **Pa vé ur gid ganemp, ar re-he (e)ma ket o micher gante da ziskiñ** : Quand il y a un guide avec nous, ce n'est pas eux qu'on va apprendre leur métier *(Skrigneg)*
- **Yann mil-vicher** : (péj.) Un touche à tout (Yann aux mille métiers) ; **Yann mil-vicher, an hini a ra toud ar micheriou ha heñi vad e-bed** : Un touche à tout, celui qui fait plein de métiers, et aucun de bon *(Plouïe)*

**MIGNON** ['miɲən] : [***mignon*** 1530] n.m. & ad. (pl. **-ed** [mi'ɲɔ̃:nəd-t]) ; Ami / &ad. Mignon (-ne) (cf. **KAMARAD**)

**Pé teue ur mignon bennaket d'o(be)r ur gwel** : Quand un ami venait rendre visite *(Poullaouen)* ; **Mignoned... Med an dud 'n-om anee toud** : Des amis... Mais les gens se connaissaient tous *(Ponvel)* ; **An (hi)ni vihen oan o lared zo pevar bla, mignon é ken e'h é !** : La p'tite dont je disais qu'elle a quatre ans, elle est si mignonne ! *(Skrigneg)* ; **Med me lar dit meus sort da lared deusoute ! Mignon eint ken a'h eint !** : Je peux te dire que je n'ai rien à dire d'eux ! Ils sont si mignons ! *(Skrigneg)*

- **Be mignon da *ub.*** : Être mignon (-ne) envers *qqn.* ; **Ya-ya, me(d) jentil oagn toud ! Mignon egn toud diñ !** : Oui-oui, mais ils sont tous gentils ! Ils sont tous mignons envers moi ! *(Plourac'h)*
- **Mignon é 'leizh e zilhad** : Il est trop mignon (pour un bébé) (m-à-m. mignon il est plein ses habits) ; **Ah ! Krog é da c'hoarzhin ! Oh ! Mignon é 'leizh i zilhad !** : Ah ! Il commence à sourire ! Oh ! Il est trop mignon ! *(Skrigneg)*

**MIK** [mig-k] : [***myk*** 1530] ad. & n. ; Calme / Fine (eau-de-vie)

**Ur bann'h kafe hag ur bann'h mik 'barzh** : Du café avec un peu de fine *(Poullaouen)* ; **Po keme(d) lak(ad) ur bann'h muoc'h mik barzh 'benn ar wech-all ha c'hwi welo 'n otrou-Doue !** : Vous n'aurez qu'à y mettre un peu plus de fine la prochaine fois et vous verrez Dieu ! *(Poullaouen)*

- **Pa sav ar moged pik ve amzer mik** : Quand la fumée monte tout droit c'est qu'il fait temps calme *(Plouïe)*
- **Dall-mik** : Complètement aveugle *(Kergrist)*
- **Koueo marw mik** : Tomber raide mort ; **Ma ! 'Benn 'n abard'hê oa marw i wreg, koueet mo(d)-se hag e-se ! Ga *le cœur* ! Koueet marw, mik !** : Eh bien ! Pour la fin d'après-midi sa femme était morte, tombée comme ça de toute façon ! À cause du cœur ! Tombée raide morte ! *(Skrigneg)*
- **Marw-mik** : Mort de chez mort ; **Ha n'é ket ah(e) é aet ? Eh ! Marw-mik é !** : Et ce n'est pas là qu'elle est allée ? Eh ! Elle est morte de chez morte ! *(Skrigneg)*

**MIKROB** [mikrɔb-p] : [***mikrob*** 1992] n.m. (pl. **-ed** [mi'krɔbəd-t]) ; Microbe

**Mod-se vije delc'het ar c'hleñvejou bras hañ ! Ouïent ket, houzoh walc'h, ar mikrob oa ket aneet hag an dud a ree an eil goud(e) egile ha oa familhou a-bezh ha' vije klañw** : C'est ainsi que les grandes maladies se

perpétuaient hein ! Ils ne savaient pas, vous savez bien, le microbe n'était pas connu, les gens faisaient l'un après l'autre et des familles entières étaient malades *(Skrigneg)*

**MIL** [mil] : [***mil*** 1499] nombre ; Mille

**Deg mil lur** : Dix mille francs *(Landelo)* ; **C'hwi foa erfer ur mil lur pe dow-vil lur** : Vous aviez besoin de mille francs ou deux mille francs *(Sant-Wazheg)* ; **Bet so tost da bevar mil, tri mil eizh-kant hag un dra bennaket so bet** : Il y a eu près de quatre mille, il y a eu à peu de chose près trois mille huit cent *(Skrigneg)* ; **Mil eizh-kant pe(va)r ha pe(va)r-ugent ha voa-hi ganet ba'r Vouster** : En 1884 et elle naquit au Moustoir *(Plonee)* ; **An dra-he oa kajimant dow vil lur oa** : C'était quasiment deux mille francs *(Skrigneg)* ; **Ya, mil micher ha mil miser !** : Oui, mille métiers et mille misères ! *(Karnod)*

- **Be hêñvel-mil deus *ub.*** : Ressembler comme deux gouttes d'eau à *qqn.* / Être le portrait de *qqn.* ; **Ar paotr zo hêñvel-mil deus e dad** : Il est tout le portrait de son père *(Berrien)*
- **Be mil-bréss** [mi'lbre:z-s] **war *ub.*** : Être plus qu'impatient ; **Mil-bréss warnehoñ tenn e zilhad** : Plus qu'impatient de retirer ses vêtements *(Landelo)*
- **Ga mil-boan** : À grand-peine ; **Se'el ra-heñw (a)naoñ ga mil-boan ha taol (a)naoñ ba'r puñs, (e)n-ur grïal (a-)boues e benn : « Aaaaaaaaaaa ! »** : Il la soulève à grand-peine et la jette dans le puits tout en criant à perdre haleine : « Aaaaaaaaaaa ! » *(Lokmarïa)*
- **Mil-aw** : Plus que mûr ; **Mil-aw é an ed** : Le blé est plus que mûr *(Poullaouen)*
- **Mil-boent** [mi'lbwɛn-t] : Plus que temps / Très urgent (-e)
- **Mil-glac'haret** : Extrêmement affligé (-e) ; **Ar powr-kaeh plac'h-mañ mil-glac'haret** : Cette pauvre femme extrêmement affligée *(An Uhelgoat)*
- **Mil-gozh** : Extrêmement vieux (vieille) ; **Un' kozh, mil-gozh !** : Un vieux, extrêmement vieux ! *(Plouïe)*
- **Mil ha mil + *n.*** : Mille et une + *n.* ; **Ga mil ha mil-boan oan deuet 'benn da zigass ar c'hrog d'an nec'h** : J'ai eu mille et une peines à ramener le crochet en haut *(An Uhelgoat)*
- **Mil-inervet** : Surexcité (-e) / Très énervé (-e) ; **Mil-inervet oain** : J'étais très énervée *(Plouïe)*
- **Mil-lorc'het** : Tout enorgueilli ; **Mil-lorc'het oamp toud** : Nous étions tous tout enorgueillis *(An Uhelgoat)*
- **Mil-mantret** : Complètement consterné (-e) ; **Me oa chomet mil-mantret pé ma gwelet (a)nèi pé oa deut en-dro** : J'étais resté complètement consterné lorsque je l'avais vue quand elle revint *(An Uhelgoat)*
- **Mil-mouget** : Complètement saoul ; **Soñj meus gwel (a)nê mil-mouget, (e)vel vïe laret gwech-all, mil-mouget oagn toud ! Oh nondedïe-dïe-dïe-dïe !** : Je me rappelle les voir complètements saouls, comme on disait autrefois, ils étaient tous complètement saouls, Oh nom de Dieu ! *(Lokmarïa)*
- **Mil-souêt** : Très étonné (-e) ; **Ha hañw 'h esplik d'i wreg ha hi oa mil-souêt 'è gwel vije gwraet mod-se !** : Il expliqua à sa femme qui fût aussi très étonnée de voir qu'on faisait comme ça ! *(Skrigneg)*
- **Mil-staget** : Complètement collé (-e) ; **Da benn-neuhe vise mil-staget an toas oa ba'r sac'h** : Pour-lors la pâte était complètement collée au sac *(Lokmarïa)*
- **Mil-vahañgned** : Complètement estropié (-e) ; **Lod deuh ar re-gozh, goude vije bet mil-vahañgned un' ha dow voss war i gein, ma oa pinvi(d)ig vije laret dèi mond ga hezh !** : Et certains anciens, bien qu'un quidam eut été complètement estropié et deux bosses sur le dos, s'il était riche on lui disait (à elle) d'aller avec lui ! *(Skrigneg)*
- **Skorned mil-skorned** : Complètement frigorifié (-e) ; **P(é) oa deut na ka(v)et (a)nèi war an douar ha oa skorned mil-skorned** : Lorsqu'elle vint elle la trouva sur le sol, complètement frigorifiée *(Plouïe)*
- **Ur mil-bern tud** : Quantité de gens ; **An dra-he zo toud : Un antrepris rà labour d'ur mil-bern tud !** : C'est un tout : Une entreprise donne du travail à quantité de gens ! *(Lannedern)*
- **Yann mil-vicher** : péj. Un touche à tout (Yann aux mille métiers) ; **Yann mil-vicher, an hini a ra toud ar micheriou ha heñi vad e-bed** : Un touche à tout, celui qui fait plein de métiers, et aucun de bon *(Plouïe)*

**MILC'HID / MILVID / MILVIG** ['milhid-t] ['milvid-t] ['milvic] : [sing. ***mynhuiguenn*** 1499] coll. ; Mie

**Milvid ya, pasket 'naoñ un tamm, pasket vije gwraet d'ar vugale !** : La mie de pain oui, elle était un peu prémâchée, on prémâchait la nourriture aux enfants *(Skrigneg)*

**MILÏON** [mi'li:n] : [***milioun*** 1632] n.m. ; Million

**Naw-c'hant-n(a)onteg-ha-pe(va)r-ugent milïon march 'benn mond d'ar barados ! Ha neuhe vé ket gwraet (ne)med un' bemde** : Neuf-cent-quatre-vingt-dix-neuf millions de marches pour aller au paradis ! Et alors on n'en fait qu'une par jour *(Plouïe)* ; **Ha ma ur milïon... Tri milïon ! Voa dé bêo : kantretiner d'an noter** : Et j'avais un million... Trois millions ! Qu'il fallait payer : les droits de succession au notaire *(Plonee)*

**MILIZOUR / MIZILOUR / MILÏOUR** [mi'li:zur] [mi'zi:lur] [mi'li:ur] : [***melezour*** 1499] n.m. ; Miroir (cf. **MILOUER**)

**Amañ zo ur milizour braw** : Il y a ici un beau miroir *(Berrien)* ; **Gwel a ra i skeud ba'h ar mizilour** : Il voit son reflet dans le miroir *(Skrigneg)* ; **Pegur oa un tamm milïour ahe 'kreis-tre, ahe oa un tamm prenestr ha amañ oa un nor** : Puisqu'il y avait un petit miroir là juste entre, il y avait là une petite fenêtre et ici une porte *(Karnod)* ; **Ah ! Gars vihen ! Dihan da 'n-om selled ba'r milïour ! Gra un dra m(e)nneket !** : Ah ! Petite garce ! Arrête de te regarder dans le miroir ! Fais quelque chose ! *(Karnod)*

**MILLIGED** [mi'li:gəd-t] : [***milliguet*** 1499] ad. ; Maudit (-e)

**Oh !!!!!! Roet peuc'h !!! Paien mil-milliged ! C'hwi 'h ey war ar beg forc'h an Diaoul (a-)walc'h 'ta, deus an ivern 'h et da zeviñ !!** : Oh !!!!!! Taisez-vous ! Païen mille fois maudits ! Vous irez sur la pointe de la fourche du Diable tiens, vous irez brûler en enfer !! *(An Uhelgoat)*

**MILOUER** [mi'luwər] : [***mirouer*** 1621 ; ***meillour*** 1659] n.m. ; Miroir (cf. **MILIZOUR**)
**Re vihen é ar milouer** : Le miroir est trop petit *(Plouïe)*

**MILSKLOUM** ['milsklum] : [***milskloum*** 1931] n.m. (pl. **-ou** [mils'klumu]) ; Renouée des oiseaux

**MILZIN / MILZEN** ['milzən] ['milzin] : [***milsin*** 1732] ad. ; Délicat (-e) (cf. **BEG-MILZIN**)

**MIN** [miːn] : n.m. ; Pierres (cf. **MEN**)

**MIN** [miːn] : [***min*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['miːnu]) ; Mine / Minois
**Med deuh e vin, deuh e fass a wele a-walc'h lar hemañ é a-walc'h, sur !** : Mais à sa mine, à sa face elle voyait bien que c'était bien lui, certainement *(Plonee)* ; **Ha mé mo lâet mé lapin a-raog, me zo 'hond da roiñ ur mell taol dèoñ hag voa war-gorr(e) e gein, war-gorr(e) e vin** : Moi j'aurai tué mon lapin avant, je vais le donner un grand coup sur le dos, ou sur la gueule *(Sant-Wazheg)*
- **O(be)r min da ouelañ** : Faire mine de pleurer ; **En-dro d'ar c'harr oa un toullad tud degiset ga gwiskamañchou braw 'h o(be)r min da ouelañ** : Autour de la charrette il y avait pas mal de gens déguisés avec de beaux uniformes faisant mine de pleurer *(An Uhelgoat)*

**MIN** [min] [miːn] : [***min*** 1499] n.m. (pl **-(ï)ou** [mi'niw] ['miːnu]) ; Mine
**Dibowe oa digoret ar minïou** : Depuis que les mines furent ouvertes *(Plouïe)* ; **Ar min Lokmarïa ha heñi Poullaouen** : La mine de Locmaria et de Poullaouen *(Plouïe)* ; **Deus re Lokmarïa, nin ree « paotred ar minïou » deusoute** : Les gens de Locmaria-Berrien on les appelait les « gars des mines » *(Plouïe)*
- **Toull-min** : Puits de mine ; **Un devezh oa digoueet tud d'o(be)r toullou-min ba'r parkeier** : Un jour des gens sont arrivés pour faire des puits de mines dans les champs *(Poullaouen)*

**MINIAWAL** [mi'niawəl] : vb. ; Miauler (cf. **MIAÑWAL**)

**MINELL** ['miːnəl] : [***minell*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [mi'nɛlu]) ; Muselière / Fer à talon
**Hag ar vinell oa ba he vri deja ha me ma tap (a)nèi ba kostenn ma rèr ha beñ moa santet (a)nèi passeal hañ** : Et elle avait déjà la muselière au nez et je me la suis prise sur le côté de mon cul eh ben je l'avais sentie passer hein *(Ponvel)*

**MINELLAÑ** [mi'nɛlə] : [***mynelleiñ*** 1732] vb. ; Museler
**Heñ n'é ket mad da vinellañ ar moc'h bihen, pugur vise ket bet kap da sterdañ (a)nê 'kreis-tre e ziwvisker** : Il n'est pas apte à museler les petits cochons, puisqu'il n'aurait pas été capable de les serrer juste entre ses jambes *(Ponvel)* ; **Ha d'ar mar(e)-se vise minellet ar moc'h ga orjel c'hoazh** : Et à cette époque-là on muselait encore les cochons avec du fil *(Ponvel)*

**MINOWED** [mi'nɔwəd-t] : [***menauet*** 1499] n.m. (pl. **minoweien** [minɔ'wɛjən]) ; Alêne
**Amañ zo minoweien** : Ici il y a des alênes *(Skrigneg)* ; **Ar minowed oa dir hag un tro(a)d-koat daoñ 'è** : L'alêne était faite d'acier et également d'un manche en bois *(Skrigneg)* ; **Un minowed vije ganti hag ur jisell ! Hag hi vass-gwlan hag hi neud gross neuhe** : Elle avait une alêne et un ciseau ! Son passe laine et alors son gros fil *(Skrigneg)* ; **Heñ vije lemmet, ar minowed ! Vije lemmet hag ar mo(d)-se oa aes dèi goude, houzoh walc'h** : L'alêne était aiguisée ! On l'aiguisait, c'était ainsi plus facile pour elle après, vous savez bien *(Skrigneg)* ; **'Vi(d) 'h o(be)r an toull pa vije re galed ar c'hroc'hen 'benn passeal 'naoñ oa oblijet d'o(be)r ga'r minowed !** : Pour faire le trou lorsque la peau était trop dure pour le passer, elle était obligée d'utiliser l'alêne ! *(Skrigneg)*

**MINTIN / MITIN** ['mi(n)tin] : [***mintin*** 1499] n.m. ; Matin
**Ar gwlizh deuh ar mintin** : La rosée du matin *(Skrigneg)* ; **Sa(v)et a-bred deuh ar mintin** : Levé tôt le matin *(Berrien)* ; **Dac'h 'r mitin, hè oa sa(v)et a-bred** : Le matin, ils s'étaient levés tôt *(Laz)* ; **Divunet oa 'tro pedi'r deuh ar mintin** : Il était réveillé vers quatre-heures du matin *(Berrien)* ; **Petra peus kemeret ar mintin-mañ neu'n Mari ?** : Qu'as-tu pris ce matin alors Marie ? *(Poullaouen)* ; **Ba'r feurmou lec'h vise ar labour teue an dud maes da c'hwec'h eur deuh ar mintin** : Dans les fermes où il y avait le travail les gens sortaient à six heures du matin *(Plouïe)* ; **Da vitin** : Le matin (en général) *(Lokarn)* ; **(A-)benn oa deut ar mintin oaint dihanet** : Ils stoppèrent quand ce fut le matin *(Plouïe)* ; **An dra-he oa a-bred deus ar mintin** : C'était tôt le matin *(Plouïe)* ; **Ha noè gelvet jañdermed da vintin pé oaint sa(v)et** : Et il appela les gendarmes le matin quand ils étaient levés *(Kergrist)* ; **He-hun vé deus an nos, med houzh vé tud gati deuh ar mintin** : Elle est seule la nuit, mais elle a du monde le matin *(Plouïe)* ; **Ha pé oa deut ar re-mañ deuh ar mintin** : Et lorsqu'ils arrivèrent au matin *(Plonee)* ; **Ma vise gan(e)t d'ar mintin, daw a vise o(be)r 'r vadeiant d'an aba(r)d'hê** : S'il était né le matin, il fallait faire le baptême en fin d'après-midi *(Lokarn)* ; **Oh nann ! Dreist-oll pass deus ar mitin mod-s(e) ! Ah nann !** : Oh non ! Surtout pas le matin comme ça ! Ah non ! *(Pleiben)* ; **Gwraet vé ur gortosenn da deg eur deuh ar mintin pé vé an dud 'falc'had, da evañ kafe ba'r prad** : On fait une collation à dix heures lorsque les gens fauchent, pour boire le

café au pré *(Lannedern)* ; **Daw o(be)r pe(va)r gilometr a-peu-prè deuh ar mitin hag kemend-all deus an abard'hê** : Il fallait faire quatre kilomètres à peu près le matin et autant en fin d'après-midi *(Skrigneg)* ; **Ped eur oa ? Deg-eur oa deuh ar mintin** : Quelle heure était-il ? Il était dix heures *(Skrigneg)* ; **Kentañ tra res deus ar mitin ? Barailhad !** : La première chose que tu fais le matin ? Bâiller ! *(Poullaouen)* ; **Ha vij(e) passêt d'an noñs ha war-lerc'h vis(e) hadpassêt 'vi(d) ar laezh ar mintin, raog lein, gis-se vij(e) passêt diw wech memes plass** : Et on passait la nuit et après on repassait pour le lait le matin, avant le petit déjeuner, on passait ainsi deux fois au même endroit *(Karnod)*

- **A-benn arc'hoarzh-vintin** : Demain matin ; **Benn arc'hoazh-vintin, ahe vo gwel pe-naos (e)ma kont !** : Demain matin on verra ce qu'il en est ! *(Skrigneg)*
- **An de war-lerc'h vintin** : Le lendemain matin ; **An de war-lerc'h vintin pé oa divunet** : Le lendemain matin lorsqu'il se réveilla *(Berrien)* ; **(A-)benn vïe digoueet en-dro an de war-lerc'h vintin vïe deut an de** : Pour son retour le lendemain matin le jour était revenu *(An Uhelgoat)* ; **Hag an de war-lerc'h vintin, pé vije tennet mae(s) ar puñs neuhe, vije malakset neuhe da denn an dour maessoñ ha goude vije mad an amann neuhe !** : Et le lendemain matin, lorsqu'on le sortait alors du puits, il était malaxé pour extraire l'eau et après alors le beurre était bon ! *(Skrigneg)*
- **Aver(e)nn-vintin** : Messe matinale ; **Oa hih mamm ha neun ur c'hoar dèi hond d'an aver(e)nn-vintin da Lokarn** : Sa mère et alors sa sœur allaient à la messe matinale à Locarn *(Lokarn)*
- **Den-mintin** : Lève-tôt / Qqn du matin ; **Hezh zo un dèn-mintin** : C'est un lève-tôt *(Plouïe)*
- ***de*-vi(n)tin** : *jour* matin ; **Ha sete d'ar lun-vitin neuhe** : Et donc alors le lundi matin *(Ar C'hastell-Ne)* ; **An dra-s(e) vise gwraet demp da sul, da sul-vintin** : On nous faisait ça le dimanche, le dimanche matin *(Lokmarïa)*
- **Evid taped ar had / É red sevel mintin-mat** : Pour attraper le lièvre / Il faut se lever de bon matin (c-à-d. L'avenir appartient a ceux qui se lèvent tôt) *(Plouïe)*
- **Gwar(e)g-ar-glaw deus ar mitin / Digass dour d'ar vel(in)** : Arc-en-ciel du matin amène l'eau au moulin *(Kleden)*
- **Mintin hag abard'hê** : Matin et soir ; **N'ogn ket gouest da hor(o) ar saout ba o devezh, mitin hag abard'hê** : Ils ne seront pas capables de traire les vaches dans leur journée, matin et soir *(Poullaouen)*

**MINTINVEZH** [min'tinvəz-s] : [***mintinguez*** 1499] n.f. (pl. **mintinvechou** [mintin'veʃu]) ; Matinée

**Setou ur vintinvezh a-bred, Yann kuit ga'r marc'h** : Donc tôt dans la matinée Yann s'en alla avec son cheval *(Plonee)*

**MÏOC'H / MIGNOC'H** ['miːɔx-h] ['miɲɔx-h] : ad. comp. ; (**- evid**) Plus, d'avantage (que) (cf. **MUIOC'H / MI(GN)OC'H**)

**MIRED** ['miːrəd-t] : [***miret*** 1499] vb. ; (s') Abstenir / (se) Garder / (s') Empêcher (cf. **AMPECHAÑ**)

**N'oun ket miret d'ober traou** : Je ne peux pas m'empêcher de faire des choses / Je ne peux pas rester tranquille *(An Uhelgaot)* ; **(A-)benn ar fin voa-hañw ket bet miret da lak e ves ba ar veunteun** : Pour finir il ne put s'empêcher de toucher, de mettre son doigt dans la fontaine *(Plonee)* ; **Oa ket miret d'ober chop ba-dreñw ar c'harr i(v)e ha deut an ivaj maes deuh ar varrikenn, sete heñw ree chop ba'n dour** : Il ne pouvait pas s'empêcher de faire un somme derrière la charrette également, et la boisson est sortie de la barrique, il roupillait donc dans l'eau *(Kolloreg)* ; **Ah yè, kar n'eus ket ba Sant-Wazheg penn-bras a-walc'h dé mired deusoudon da selled ! Setu an amzer (e)maon o selled toud an traou zo din !** : Ah oui, car il n'y a pas à Saint-Goazec assez de grosses huiles pour m'empêcher de regarder ! Donc le temps que je passe à regarder tout m'appartient ! *(Sant-Wazheg)* ; **Ah ya ! Ar pezh oa sterd da vired é ar prajeier d'ar mar(e)-se a oa ar bron** : Ah oui ! Ce qui était difficile à empêcher de pousser dans les prés à cette époque c'était le jonc *(Plouïe)* ; **Ya ha pé vije bet ur penna(d)ig war ar park-se, viche miret ur c'hrogad, un tammig bihen hag a zibelle kalz gwelloc'h hag a vije destumet goud(e)-se neuhe hag ereet neuhe (a)darr(e)** : Oui et lorsqu'il avait été un petit moment sur ce champ, on le gardait une bonne période, un petit peu et la balle se détachait bien mieux et alors ensuite on le ramassait et on le liait de nouveaux *(Berrien)* ; **Hag an trojennou vije tennet maes a-peu-prè toud, vije ket miret, kar 'hend-ell vije dern ha' vïent ket pell lak un toull(ad) trojou barzh ha se ree ur pezh vagodenn duzhtu ha pounner !** : Et on enlevait a-peu-près tous les troncs, on ne gardait pas, car sinon certains n'étaient pas longs à y mettre quelques troncs et ça faisait de suite un gros fagot et lourd ! *(Pluskelleg)* ; **Sete me meus skrivet un tamm pater d'an Intron-Varïa Porzhou da houll digati o(be)r un dra bennaket ! Da mired deus an dud da 'n-im gann mod-se** : J'avais donc écrit une prière pour Notre-Dame des Portes pour lui demander de faire quelque chose ! Pour empêcher les gens de se battre ainsi *(Pleiben)*

**MIS** [miːz-s] : [***mis*** 1557] n.m. (pl. **-ou** ['miːzu]) ; Frais / Dépense

**Misou meus bet** : J'ai eu des frais *(Berrien)*

**MIS / MIJ** [miːz-s] ['miːʒ] : [***mis*** 1499] n.m. (pl. **michou** ['miʃu] **mijow** [miʒow]) ; Mois

**Touljust naw mis** : Tout juste neuf mois *(Berrien)* ; **Amañ vije diw foar bep mis** : Il y avait ici deux foires chaque mois *(An Uhelgoat)* ; **'Tro ar bemzeg deuh ar mis-mañ vije lar(e)t, vije ket ?** : On disait aux alentours du quinze de ce mois-ci, non ? *(Skrigneg)* ; **Med gwech-all vije diw foar, foar ar vis d'ar yow kentañ deus ar mis ha foar an dride yow da-houde** : Mais autrefois il y avait deux foires, la foire du mois le premier jeudi du mois et ensuite la foire du troisième jeudi *(An Uhelgaot)* ; **Ba mis-kerzu, a houzes a-walc'h, vé teñval an amzer** : Tu sais bien le temps est sombre en décembre *(An Uhelgoat)* ; **Ha goude-se neuhe oa laret lar vije bet gwraet ar reünionou diw wech ar mis** : Et alors ensuite il fut dit que les réunions se seraient faites deux fois par mois *(Plouïe)* ; **Hag e-se**

**(a-)benn un dow vis goude-se** : Et donc d'ici à peu près deux mois après ça *(Sant-Hern)* ; **Ha mod-all pegur oa kime pe(va)r litr ar mis pe un dra mennaket ar mo-se hezh vise evet toud en un deivezh** : Et autrement puisqu'il n'y avait que quatre litres au mois ou quelque chose comme ça on le buvait tout en une journée *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ha tàe dow pe sri mis goude matreh(e), tàe en-dro** : Et il venait peut-être deux ou trois mois après, il revenait *(Lokmarïa)* ; **Mé dad glassè (a)naoñ, ur mis (a-)raog vise** : Mon père le cherchait, un mois auparavant *(Kleden)* ; **Ha hezh vis(e) chomet ba'n tan pad ur mis, pe ur mis-hanter** : Et il restait dans le feu pendant un mois, ou un mois et demi *(Kleden)* ; **Ur mis so tost amañ, ahe é bet yin, sete pé vé yin an amzer 'ha beñ teuont ket maes ar mod-se 'è** : Il y a proche d'un mois de ça, là il a fait froid, donc quand le temps est froid ben ils ne sortent pas comme ça non-plus *(Skrigneg)* ; **Mé c'hoar neu'n, pe(va)r mis on bet klask (a)nèi** : Ma sœur alors, j'ai été quatre mois à la chercher *(Plonee)* ; **Pevar mis hanter de ha pevar mis hanter noñs a ra naw mis !** : Quatre moi et demi de jour et quatre mois et demi de nuit font neuf mois ! *(Skrigneg)*

- **Ar mijow du** : Les mois noirs (novembre & décembre) *(Kergrist)*
- **Be *nombr* mis douged** : Être enceinte de *nombre* mois ; **C'hwec'h mis douged a oa pa na gouïet** : Elle était enceinte de six mois lorsqu'elle sut *(Skrigneg)*
- **Traou ar mis** : Les menstruations *(Plouïe)*
- **Un tamm ar mis** : Un peu par mois ; **Ar vamm-gozh am(añ), ma nije prenet, a nije pêe(t) un tamm ar mis, kem(en)t-ha be sur !** : Ici la grand-mère, si elle avait acheté, elle aurait payé un peu par mois, histoire d'être sûre ! *(Skrigneg)*

**MIS-AR-VOENNOU** ['mizə,vwɛnu] : [***miz ar foennou*** 1904] n.m. ; (le) (mois de) Juillet

**Mis-ar-voennou oa bet ar glô 'pad ar mis-toud** : Il a plu pendant tout le mois de juillet *(Plouïe)* ; **Barzh mis-ar-voennou (e)ma pardon Gwerliskin 'è** : Au mois de juillet c'est aussi le pardon de Guerlesquin *(Skrigneg)* ; **Me zo ganet d'ar be(va)r war'n-ugent a vis-ar-voennou, mil naw-c'hant tri-ha-tregont** : Je suis née le vingt-quatre juillet mille neuf cent trente-trois *(Skrigneg)* ; **An *doryphores* teue war'nê, kajimant-sur, mis-even ha komañsamant mis-ar-voennou** : Les doryphores venaient dessus, très certainement, au mois de juin et au début du mois de juillet *(Skrigneg)*

**MIS-C'HWEVRER / MIS-CHWEWRER / MIS-FER** [mis'hwɛvʳər] [mis'hɛwʳər] [mis'hwɛ:r(e/o)] [mis'fɛ:r] : [***hueurer*** 1499 ; ***c'huevrer*** 1659] n.m. ; (le) (mois de) Février

**Me zo d'an de-kentañ da mis-fer** : Je suis du premier février *(Laz)* ; **Yeot mis-kenver vé debet ga mis-c'hwewrer** : L'herbe de janvier est brûlée par (le froid de) février *(An Uhelgoat)* ; **Treut (e)vel re(w)r ur gegin ba mis c'hwevrer** : Maigre comme le cul d'un geai en février (normalement gros) *(Poullaouen)* ; **An dra-he oa ba mis-fer ha oa skorned, ale !** : C'était au mois de février et il était gelé, allez ! *(Speied)* ; **Ha ba mis-c'hwewr oa ha deut ar skorn-du ! Skorned toud ar patates !!** : Et au mois de février vint la gelée noire ! Toutes les patates gelées ! *(Plouïe)* ; **Hezh, ur wech vis(e) e(rr)o ar mis-c'hwero, hezh zihanè ket d(a) droc'hiñ yeot ba i brad** : Une fois que le mois de février était arrivé, il n'arrêtait pas de couper de l'herbe dans son pré *(Kareis)*

- **Mis c'hwevrer zo gouest da lakad un tu deus ar po(d)-fer da virviñ hag an tu-all da skorniñ** : Février est capable de bouillir la marmite d'un côté et de geler l'autre *(Plouïe)*

**MIS-DU / MIS-TU** [miz'dy:] [mis'ty:] : [***mis du*** 1499] n.m. ; (le) (mois de) Novembre

**Ba mis-hero ha mis-du vé hadet gwinizh ha kerc'h** : On sème le blé et l'avoine au mois d'octobre et au mois de novembre *(Berrien)* ; **Voar goal(a)-goañw zo e(rr)o tost am(añ) brem(añ) : An devezh kentañ mis-tu !** : La foire de la Toussaint se rapproche maintenant : Le premier jour du mois de novembre ! *(Kareis)*

- **Foar mis-du :** Foire du moi de novembre (à Carhaix) ; **Diw foar vras oa ba Kareis, foar mis-du, an dow da vis-du ha neu'n heñi an drizeg da vis-meurzh, foar hanter 'r C'hoarais** : Il y avait deux grandes foires à Carhaix, la foire du mois de novembre, le deux novembre et alors celle du treize mars, la foire de mi-Carême *(Kergloff)* ; **Foar mis-du neu'n oa foar ar c'herseg, kerseg 'n-om ga(v)e deus partoud ! Hag ur bern eubeulien bihen vis(e) gwerzhet** : La foire du mois de novembre était alors celle des chevaux, des chevaux se retrouvaient de partout ! Et on vendait énormément de petits poulains *(Kergloff)*

**MIS-EBREL** [miz'e:b(r)əl] : [***ebrell*** 1499 ; ***mis Æprell*** 1612] n.m. ; (le) (mois de) Avril

**Aboe mis-ebrel ra ket kén** : Depuis le mois d'avril il ne fait plus *(Berrien)* ; **An de kentañ a vis-ebrel vise gwraet farsou, un tamm bitouserezh** : Le premier avril, on faisait des farces, des petites galéjades *(Plonee)* ; **Lod werzhe o re ba fin 'n hañw ahe ! An eubeulien vise gan(et) ba mis-ebrel / mis-mae** : Certains vendaient les leurs là à la fin de l'été ! Les poulains qui étaient nés au mois d'avril / mai *(Kareis)* ; **Ha ma neuhe vé ket klêt ar goukoug kano (a-)benn an naw deus mis-ebrel vé é rewr war ar plén** : Si on n'entendait pas le coucou avant le neuf avril c'est qu'il est à la dèche *(Kleden)*

**MIS-EOST** [miz'ɛɔs(t)] [miz'ɛst] : [***eaost*** 1464 ; ***mis eust*** 1612] n.m. ; (le) (mois d') Août

**An dra-s(e) oa ba mis-est** : C'était au mois d'août *(Kleden)* ; **Pardon Plouïe é fin mis-eost** : Le pardon de Plouyé est la fin du mois d'août *(Plouïe)* ; **Hag ene vé ar pardon neuhe ar bemzeg (a) vis-eost, beb pla !** : Et on y fait alors le pardon le quinze août, chaque année ! *(Skrigneg)* ; **'Vid ar re-gozh, an heol tomm oa ba mis-ewen ha mis-est** : Pour les vieux, le soleil chaud de mois de juin et du mois d'août *(Kleden)* ; **Hag mé sad oa aet d'ar bresel 'benn-neuhe, oa gelvet eizht(e) a-raog ba mis-eos'** : Et pour-lors mon père était parti à la guerre, il fut appelé huit jours avant au mois d'août *(Laz)* ; **War-lerc'h mis-e'st ah(e) vis(e) diharzhet blam dé gaoud diharzhadur neu'n ba-(d)indan ar saout d'o(be)r ar goujil** : Après le mois d'août, là on défrichait les talus afin d'avoir alors des émondes sous les vaches pour faire la litière *(Kergloff)* ; **Ha go(ude)-se oa troc'het-heñw, pé oa deut ar mar(e) 'è ha deut ar glaw ba mis-eost ha higin(et) ar boudennou toud ! Oa daw distag(añ) 'nê** : Et ensuite il fut coupé,

lorsque l'époque est arrivée et la pluie arriva au mois d'août, toutes les meules étaient germées ! Il fallait les détacher *(Speied)*

- **Beañ ken vak hag ur c'hi mis-eost** : Être libre comme l'air (m-à-m. être aussi libre qu'un chien de mois d'août) ; **Te zo ken vak hag ur c'hi mis-eost !** : Tu es libre comme l'air *(Skrigneg)*

**MIS-EVEN** [miz'eːvən] : [***miz even*** 1907] n.m. ; (le) (mois de) Juin (cf. **MEZHEVEN**)

**An *doryphores* teue war'nê, kajimant-sur, mis-even ha komañsamant mis-ar-voennou** : Les doryphores venaient dessus, très certainement, au mois de juin et au début du mois de juillet *(Skrigneg)* ; **Daw oa hadañ ! Hadañ greun blam d'ar melchon da boussad ha' bousse tro mis-mae, mis-mae / mis-even** : Il fallait semer ! Semer des graines pour que le trèfle pousse, il poussait vers le mois de mai, mai / jouin *(Plouïe)* ; **Goude lein sañset, goud(e) mis-mae a'h ee ar wreg hag ar vugale d'o(be)r ur c'housk goud(e) lein ha ba'h mis-even, neuhe 'h ee ar mestr hag ar mevel !** : Censément après le déjeuner, après le mois de mai les femmes allaient faire une sieste après le déjeuner et au mois de juin, c'était alors le maître et le commis ! *(Skrigneg)* ; **Na be-vech pé vije laket ed ba'r re-he, pe vije deut a-benn vije deut mis-even ahe pe ar mod-se teue toud an alc'hweenn war-horr(e) ha tro-dro an eost barzh ar park** : Chaque fois lorsque l'on mettait du blé dans ceux-là, lorsqu'il venait avant le mois de juin à peu près toute la ravenelle venait en surface et autour de la moisson dans le champ *(Plouïe)* ; **Sul kentañ mis even** : Le premier dimanche du mois de juin *(Skrigneg)*

**MIS-GENVER / MIS-KENVER** [miz'gɛnvər] [mis'kɛ̃ːvər] [mis'cenvər] : [***guenueur*** 1499 ; ***mis Guenver*** 1727] n.m. ; (le) (mois de) Janvier

**Ba komañsamant mis-kenver** : (au) Début janvier *(Plouïe)* ; **C'hoazh, me lakee ma re barzh hanter mis-kenver ba ur gleietenn da voutañ** : Et encore, moi je mettais les miennes à germer dans une clayette à la mi-janvier *(Skrigneg)* ; **Ma vis(e) ket skarzhet o c'hraier (a-)benn mis-kenver, ar saout vis(e) kamm pad ur bla war-lerc'h go(ude)-se** : Si l'on ne vidait pas leurs crèches pour le mois de janvier, les vaches étaient boiteuses pendant l'année qui suivait *(Speied)*

**MIS-GWENGOLO / MIS-KENGOLO / MIS-KENHOLO / MIS-CHENGOLO** [mizgwɛn'goːlo] [miscen'holo] [misken'goːlo] [misken'goːlu] [mi'ʃen'goːlo] : [***guenngoloff*** 1499] n.m. ; (le) (mois de) Septembre

**D'an driwec'h a vis-gwengolo oa krog an emgann diveo ba gourenes Kraozon** : Le dix-huit septembre la dernière bataille commença dans la presqu'île de Crozon *(Plouïe)* ; **Med ar mo(d)-s(e) vis(e) gwraet ha vis(e) soufret ar goloenn ha rekuperet ar mel ba fin mis-est, komañsamant mis-chengol(o)** : Mais sinon on faisait et on soufrait la ruche et récupérait le miel à la fin août, début mois de septembre *(Kleden)* ; **Ha du-mañ, ba mis-k'enngolo vé un neizhad merien-diweskell ba'h ar voger hag é red diñ lakad dour berv(et) war'nê beb pla, pugur ar re-he teu ba 'n ti mod-all !** : Et chez moi, au mois de septembre il y a une nitée de fourmis ailées dans le mur, il faut que je mette de l'eau bouillie dessus chaque année, puisque sinon ils viennent dans la maison ! *(Skrigneg)*

**MIS-HERO** [mis'eːro] [mis'eːrw] : [***hezzreff*** 1464 ; ***mis hezreu*** 1612] n.m. ; (le) (mois d') Octobre (cf. **HERO**)

**Ba mis-hero ha mis-du vé hadet gwinizh ha kerc'h** : On sème le blé et l'avoine au mois d'octobre et au mois de novembre *(Berrien)* ; **Ga'n dru(e) deusonte ! Ha tru(e) ma deusonte-(hègn)k ! Ha eint deut ahe ba mis-hero** : Par pitié pour eux ! J'avais pitié d'eux ! Et ils sont venus là au mois d'octobre *(Plourac'h)* ; **Pé vé e(rr)i mis-hero ahe 'his-se ha neuhe mis-du, me holo an dou(a)r ga teil pe ga un dra mennañked** : Lorsque arrive le mois d'octobre là et donc le mois de novembre, je couvre la terre avec du fumier ou quelque chose comme ça *(Skrigneg)*

**MIS-KERZU / MIS-KERDU** [mis'kɛrzy] [mis'kɛrdy] : [***querzu*** 1499 ; ***mis Querzu*** 1727] n.m. ; (le) (mois de) Décembre

**Ha ba mis-kerzu teu nos a-bred** : En décembre la nuit vient tôt *(An Uhelgoat)* ; **Houzh vije a-taw ba'r pemzete dive deus mis-kerzu** : Elle se déroulait toujours la dernière quinzaine du mois de décembre *(An Uhelgoat)* ; **Ma zigoueè a oa ur bla(v)ezh fall 'vel oa digoueet ar bla(v)ezh oan komañs(e)t, oa ket gall(e)t had(añ) an ed raog mis-kerzu !** : S'il arrivait que ce soit une mauvaise année comme c'était arrivé l'année quand j'ai commencé, on n'avait pas pu semer le blé avant le mois de décembre ! *(Speied)* ; **Dourenn ar prad vije gwraet 'tro fin mis-kerzu ha ba komañsamant mis-kenver, dram da gaoud yeot da droc'hañ pé vije mad ha douss ar goñ un tamm ba mis-c'hwewrer** : On irriguait le pré vers la fin décembre et au début janvier pour avoir de l'herbe à couper quand l'hiver était bon et un peu doux en février *(Plouïe)*

**MIS-MAE / MIS-MAI** [mis'mɛː] [mis'mɑːj] : [vx. br. ***mai*** ; ***mae*** 1499 ; ***mis maé*** 1612] n.m. ; (le) (mois de) Mai

**Kan ra (a)r gaseg-koat ba mis-mae : « Gwlizh, gwlizh, gwlizh ! » Ha dont ra (a)r gwlizh** : Le pic-vert chante au mois de mai : « Gwlizh, gwlizh, gwlizh ! » Et la pluie fine (gwlizh) vient *(Kleden)* ; **'Benn sul (e)ma ar pardon Santes-Katell, an eil sul mis-mae !** : Dimanche prochain c'est le pardon de Sainte-Catherine, le deuxième dimanche du mois de mai ! *(Ponvel)* ; **Ar c'hicher bihen vije ganet ba mis-mae, ar re-he a remzent ket, ar re-he na choment ket bew !** : Les petits chats qui naissaient au mois de mai, ils ne survivaient pas, ils ne restaient pas en vie ! *(Skrigneg)*

- **Ba mis-mae, glaw bemde zo re, me(d) glaw beb eil-de n'é ket tra-wa(l)c'h** : Au mois de mai, de la pluie quotidiennement c'est trop, mais de la plus tous les deux jours ce n'est pas assez *(Kleden)*
- **Ba'r mis-mae glô bemde zo re ha bep (a)n eil devezh n'é ket tro-walc'h** : Au mois de mai lorsqu'il pleut tous les jours c'est trop et tous les deux jours ce n'est pas assez *(Plouïe)*

**MIS-MEURZH** [miz'mœːr(z-s/h)] : [vx. br. ***morth*** ; ***meurz*** 1499 ; ***miz meurs*** 1732] n.m. ; (le) (mois de) Mars

**'Tro mis-meurzh** : Aux environs du mois de mars *(Laz)* ; **Mis-meurzh (e)momp bremañ** : Nous sommes à présent au mois de mars *(Plouïe)* ; **An dow warn-ugent a vis-meurzh meus gwelet ma breu(r)** : Le 22 mars, j'ai vu mon frère *(Kergrist)* ; **Gwerzhañ 'nê ba Kareis 'vi(d) voar mis-meurzh ha voar goal(a)-goañw !** : Les vendre à Carhaix pour la foire du mois de mars et la foire de la Toussaint ! *(Kareis)* ; **Goud(e)-se vis(e) kouajou-glaw neu'n pé vis(e) ba mis-meurzh, kouajou-grijil ha glaw !** : Ensuite il y avait alors des averses de pluie au moi de mars, des averses de grêle et de pluie ! *(Kleden)* ; **Beñ ma galle ket ober goude-se reñke go(r)tos mis-meur(z)h da lakad e draou** : Ben s'il ne pouvait pas faire après ça il devait attendre le mois de mars pour mettre ses choses *(Berrien)* ; **Foar hanter-goarais d'an drizeg a vis meurzh** : La foire de la mi-carême le treize mars *(An Uhelgoat)* ; **Me meus bet gwelet ba mis-meurzh, pé 'h eemp dé droc'hañ yeot ba'r prajeier, vis(e) ket kalz a dra** : J'ai eu vu au mois de mars, lorsque nous allions couper de l'herbe dans les prairies, il n'y avait pas grand-chose *(Kergloff)* ; **Diw foar vras oa ba Kareis, foar mis-du, an dow da vis-du ha neu'n heñi an drizeg da vis-meurzh, foar hanter 'r C'hoarais** : Il y avait deux grandes foires à Carhaix, la foire du mois de novembre, le deux novembre et alors celle du treize mars, la foire de mi-Carême *(Kergloff)* ; **Sec'hor mis-meurzh, peuriñ ba mis-ebrel, ba'h mis-c'hwewrer ha sort e-bed ba mis-meurzh !** : La sécheresse du mois de mars, pâture au mois d'avril, au mois de février et rien du tout au mois de mars *(Berrien)* ; **Ya, be oa tiriennou heñ ! An tiriennou, bi oa lod (a)nê ha', 'benn vis(e) e(rr)o mis-meurzh, vïe ket dour barzh-enne kin !** : Oui, il y avait des sécherons hein ! Les sécherons, certaines d'entre eux (prés) qui, quand le mois de mars arrivait, ne contenaient plus d'eau ! *(Kareis)* ; **Beñ ya, deuzhtu gomañsè ba komañsamant mis-meurzh, 'benn-neu'n a gomañsè ar mae da zond ba'r gwe, surtoud tost d'an dour** : Ben oui, ça commençait de suite au début du mois de mars, pour-lors les chatons arrivent dans les arbres, surtout près de l'eau *(Kleden)* ; **Ha pad ar mar(e)-te vise chañchet plass, chañche an dud plass fin mis-meurzh, ar chañchamañchou vise gwraet deus an dra-s(e) !** : Et pendant cette période on changeait de domaine, les gens changeaient de domaine à fin du mois de mars, on appelait ça les changements ! *(Karais)* ; **An a(v)el vise c'hweo deus ar reter alïes ba mis-meurzh** : Le vent soufflait souvent de l'est au mois de mars *(Plouïe)*

- **Pé tàey mis-meurzh pras hag an ne(v)e-amzer / D(a) jeto an dud o bouteier-koat ha d(a) dapo o bouteier-lèr !** : Lorsque viendra le grand mois de mars et le printemps / De jeter leurs sabots de bois et de prendre leurs souliers *(Kleden)*

**MISER** ['mi:zər] : [***mijére*** 1744] n.f. (pl. **-iou** [mi'zɛrju]) ; (de la) Misère

**Hezh neus bet miser** : Il a eu de la misère *(Plonee)* ; **Oh ! Gwech-ell oa miser memes-tra heñ !** : Oh ! Il y avait quand-même de la misère autrefois hein ! *(Kareis)* ; **'Vid nompass lar(e)d lar vo ba'r viser** : Pour ne pas dire qu'il sera dans la misère *(Lannedern)* ; **Miser zo, pass dre-amañ, me(d) barzh kêr zo !** : Il y a de la misère, pas par ici, mais il y en a en ville ! *(Skrigneg)* ; **Oh !!! Gwech-ell oa miser ba'r feurmou 'labourad !** : Oh ! Il y avait autrefois de la misère dans les fermes à travailler ! *(Lokarn)* ; **Den e-bed 'n-im sante ba'r viser, pugur tou'n dud oa ar mo(d)-se !** : Personne ne se sentait dans la misère, puisque tout le monde était comme ça ! *(Lannedern)* ; **Neus kim(ed) dond (a)ssames ganen hag me rey boued dèoñ, du-mañ no ket miser 'nèoñ** : Il n'a qu'à venir avec moi et je lui donnerai à manger, chez moi il n'aura donc pas de misère *(Plonee)* ; **Deuh un' ha neus miser, un tamm mouss ha un' miser (é) tond ba'r bed, ah heñ é an tamm traou chimudig !** : Sur un qui a de la misère, un petit enfant, un qui a de la misère à venir au monde, ah lui c'est la petite chose chétive *(Laz)* ; **Daw oa dèoñ kaoud miser, pesse mod ober ?** : Il lui fallait misérer, comment faire ? *(Plonee)* ; **Maleürusam(ant) ! Gwell-a-se ma rafont ket hañ, kar maleürus é ! Kaoud ar mod-se... Miser** : Malheureusement ! Tant mieux s'ils ne font pas hein, car c'est malheureux ! Avoir comme ça... De la misère *(Plonee)* ; **Med mi ma miser ba'r mar(e)-se, kar koueañ reen ha beb-sort mod !** : Mais moi j'avais de la misère à cette époque-là, car je tombais et toutes sortes de choses ! *(Kallag)* ; **Ha deuet en-dro amañ da Menez Arrée neuhe, da vro ar viser ! Amañ é bro ar viser** : Et alors retourné ici dans les Monts d'Arrée, au pays de la misère ! Ici c'est le pays de la misère *(Brennilis)* ;**Ha me meus bet miser kaoud houzh kar panever dre ar post amañ meus dalc'h(et) kal(ed), panever se ma ket gouïet ba p(e)-lec'h voa-hi aet** : Et j'ai eu de la misère pour l'avoir car si ce n'est par la poste d'ici j'aurais continué durement, sans ça je n'aurais pas su où elle était allée *(Plonee)* ; **On ba(r)i vanke kalz, pounneroc'h (e)vid ar bar(a) ! Moa bet miser dond en-dro** : Je parie qu'il manquait beaucoup, plus lourd que le pain ! J'avais eu de la misère pour revenir *(Pleiben)* ; **'Zhpenn ba'n dïenes, ba'r viser !** : Plus que dans le dénuement, dans la misère ! *(Poullaouen)* ; **Welefent-hè ar viser 'vel meus gwelet ! Kar me meus bet miser...**: Ils verront la misère comme je l'ai vue ! Car j'ai eu de la misère... *(Plonee)* ; **Pé vêr yowank 'hend-ell vé tammou miser é klosañ 'nê gan ar penn-dowlin dape tomm ha oamp ket ken abitüet 'vel re e(rr)o serten oad 'è 'vid troiñ anê, med boñ... Mod-se vé disket !** : Sinon lorsqu'on est jeune c'est un peu la misère pour les enclore avec le genou, tu attrapais chaud et nous n'étions pas non-plus autant habitués que ceux d'un certain âge pour les tourner, mais bon... C'est comme ça qu'on apprend ! *(Pluskelleg)* ; **Med me meus ket joñj meump bet miser hañ ! Na naon** : Je ne me rappelle pas que nous ayons eu de la misère hein ! Ni faim *(Berrien)* ; **Tammou plassou bihen ha feurmou-kêr, ar re-he na miser ahe toud ! Ya ha me meus bet miser dé zigentañ 'e !** : De tous petits domaines et des fermes de village, ils avaient là tous de la misère ! Oui et moi aussi j'ai eu de la misère au départ ! *(Ponvel)*

- **Be tress ar viser war *ub.*** : Avoir mauvaise mine ; **War houm(añ) (e)ma ket miser na tress ar viser heñ !** : Elle n'a pas l'air miséreuse ni d'avoir mauvaise mine *(Kolloreg)*
- **Liw ar viser** : Mine de déterré / Aspect misérable ; **Bi zo un' liw ar viser 'e ar mod-se, be zo lod hag na zebint ket, set' ar mod-se...** : Ainsi il y en a un qui a une mine de déterré également, certains ne mangeront pas, voilà... *(Kolloreg)*
- **Ober miser da *ub.*** : Faire des misères à *qqn.* ; **Bremañ vé gwraet miser d'an dud, n'é ket d'ar loned é !** : De nos jours on fait des misères aux gens et non pas aux animaux ! *(Skrigneg)* ; **Daon ! Te zo 'h o(be)r miser da hezh ! Leus(k) 'naoñ da val(e) brem(añ) !** : Dam ! Tu lui fais des misères ! Maintenant laisse-le cheminer ! *(Skrigneg)* ; **Me welon ket an dra-h(e) amañ, dre-amañ meus ket bet gwel(e)t den e-bed 'h o(be)r miser d'i loned !** : Moi je ne vois pas ça ici, je n'ai vu personne par ici faire des misères à ses bêtes ! *(Skrigneg)*

**MISERIÑ / MISIRIÑ** [mi'ze:ri] [mi'zi:ri] : [***mizeri*** 1919] vb. ; Maltraiter / Misérer / Vivre dans la misère

**Oh ! Ar loned vije miser't (me)mes-tra...** : Oh ! Les bêtes étaient quand-même maltraitées... *(Skrigneg)* ; **Da zond amañ da viseriñ mesk ar brug hag ar lann** : À venir ici misérer parmi la bruyère et l'ajonc *(An Uhelgoat)* ; **Oan ket kapat da lesken ma dud, mamm he-hun ba'r feurm di visiriñ, pugur ma dad oa ket kapat da labourad kin** : J'étais incapable de laisser mes parents, ma mère seule à la ferme à misérer puisque mon père n'était plus capable de travailler *(Lokarn)*

**MISSÏON / MISSIOÑ** [mi'sijən] [misjɔ̃] : [***mision*** XVᵉ] n.m. (pl. **-ou** [mi'sjɔ̃:nu]) ; Mission

**Hag hezh oa deut neuhe mechañs da aneo (aha)namp ha me vise hond ha tond ato d'ober ma missionou** : Et il avait sûrement fini par nous reconnaître moi qui allais et venais tout le temps pour faire mes missions *(Ar C'hastell-Ne)*

**MISSIONER** [mi'sjɔ̃:nər] : [***miçzyonner*** 1732] n.m. (pl. **-ien** [misjɔ̃'nɛrjən]) ; Missionnaire

**Joñj meus deus ur missioner peus-yowank** : Je me rappelle d'un missionnaire relativement jeune *(An Uhelgoat)* ; **Gou(de)-se oa an diw c'hoar goshañ oa aet da seures, ar breur oa 'tresse oa aet da vissioner ha gou(de)-se oa un'-all oa aet da vissioner 'e** : Ensuite il y avait les deux sœurs aînées qui étaient devenues sœurs, le frère entre elles était devenu missionnaire et ensuite un autre devint également missionnaire *(Lannedern)*

**MISUS** ['miːzyz-s] : [***misus*** 1732] ad. ; Dispendieux (-se) / Onéreux (-se) (cf. **FREJUS / KOUSTUS**)

**MITARDED** [mi'tardəd-t]) ; [***mitarded*** 1992] n.pl. ; Dahud

**Moien da dap mitarded** : Possible d'attraper le Dahud *(Poullaouen)*

**MITED** ['mitəd-t] : n.pl. ; (des) Mites

**Me(d) ma neet ket 'nê duzhtu, vé daw dec'h lesken 'nê heb gwerc'hiñ 'nê ! Ha mod-all teu ar mited ba(r)zh-enne !** : Mais si vous ne les filez pas de suite, il faut les laisser sans les laver (laine) ! Sinon les mites y pénètrent ! *(Brennilis)*

**MITONIÑ** [mi'tɔ̃:ni] : [***mitouni*** 1732] vb. ; Mijoter / Mitonner

➢ **Bara mitonet** : Du pain mitonné *(Skrigneg)*

**MITOUARN** [mi'tuːərn] : n. ; Croque-mitaine

**Ma n'et ket d'ho kwele, damai teuy ar wrac'h kozh, gwrac'h Mitouarn gad he c'hrog ha' gasso (a)han(o)h gati** : Si vous n'allez pas au lit, tout à l'heure la vieille sorcière, la sorcière Croque-mitaine va venir munis de son crochet pour vous emporter avec elle *(Sant-Riwal)*

**MITRAILHEUS** [mitrajøz] : n.m. (pl. **-ou** [mitra'jø.zu]) ; Mitrailleuse

**Gwel pe-sort mod vije an dud pad an de toud 'tre an diw lin(e)nn, vïe ket voien d'ond da gerc'hed 'nê, pudur ma 'h ees da gerc'hed 'nê vïe ar mitrailheus 'tihastañ 'han(ou)t !** : De voir comment les gens étaient pendant toute la journée entre les deux lignes, on ne pouvait pas aller les chercher, puisque si tu allais les chercher, la mitrailleuse te massacrait *(An Uhelgoat)*

**MIZHERENN** [mi'zeːrən] : [***mezerenn*** 1633] n.f. ; Lange

**Ya, koton oa, (ne)med-sep(ed) ar vizher'nn oa tewoc'h 'vi(d) ar lïanenn** : Oui, c'était du coton, si ce n'est que le lange était plus épais que la couche *(Skrigneg)* ; **Añvlopet vise ba ur vizher'nn, laket vise lïanennou, laket vise ur c'hapuchoñ gate, tew ahe gis-se toud en-dro daoñ !** : C'était enveloppé dans un lange, on mettait des couches, on mettait aussi un capuchon, tout épais comme ça autour de lui ! *(Lokarn)* ; **Hag ar vizher'nn a oa an hi(ni) dew neuhe da zerc'hen tomm ha goude vije eree(t) o zreig dê neuhen ga ur lass war-gourr(e) an dra-h(e), sell vij(e) ket riw !** : Et le lange c'était alors l'épais pour tenir chaud et après on leur ligotait les pieds avec un lacet par-dessus ça, donc ils n'avaient pas froids ! *(Skrigneg)*

**MOAL** [mwɑːl] : [***moel*** 1306 ; ***moal*** 1490] ad. ; Chauve

**MOAN** [mwɑ̃:n] : [vx. br. ***moin*** ; ***moen*** 1467 ; ***moan*** 1499] ad. ; Mince

✗ *m. dér.* : ***hirvoan***

**War ar bodig moan** : Sur le mince petit rameau *(Plouïe)* ; **Hag ha sortïal ur voutailh goûg moan** : Et de sortir une bouteille au mince goulot *(Skrigneg)* ; **Un dèn moan** : Une personne mince *(Plouïe)* ; **Ur penn rond dê ? Moan o beg !** : Ils avaient un bout arrondi ? Leur bout était mince ! (sabots) *(Skrigneg)* ; **Kar ar mignañ vé troc'het ar bara moan ha neubeutoc'h vé debet** : Car plus on coupe fin le pain moins on en mange *(Lokmarïa)* ; **Welon keme(d) ar stalvêr ! Heñ oa moan, treig daoñ hag ur lost hir daoñ** : Je ne vois que le triton ! Il était mince, munis de pieds et d'une longue queue *(Skrigneg)* ; **A-wechou vije red ober biskilli pugur ur penn deuh ar park vije leden hag ar penn-all vije kalz moannac'h** : Parfois on devait faire des sillons obliques puisque un bout du champ était large et l'autre bout beaucoup plus étroit *(Plouïe)* ; **Ar re-h(e) oa koat ha' vis(e) troc'het moan ha hir ha 'h eegn ba'n dan diw billig** : C'était du bois que l'on coupait fin et long et ils allaient sous les deux billigs *(Sant-Wazheg)* ; **(E)vel ur làer, ar sparfell moan é hedal** : Comme un voleur, le mince épervier guettant *(Poullaouen)* ; **He mab zo ur sklutenn, ur pezh dèn moan, mond walc'h rafe gad ur gouwad-a(v)el** : Son fils est un escogriffe, un sacré gars mince, il partirait bien d'une bourrasque *(Poullaouen)* ; **Ur plac'h terr(u)pl so ur plac'h na moan na tew...** : Une

femme plantureuse c'est une femme ni mince ni grosse... *(Plouïe)* ; **Ur stalvêr, 'velt ur sourd (ne)med-seped hezh so rous-du 'velt un àer hag ar sourd so mer'n ha du ! Ha moannac'h é !** : Un triton, comme une salamandre si ce n'est qu'il est brun comme une vipère alors que la salamandre est jaune et noire ! Et il est plus mince ! *(Skrigneg)* ;

- **Kaoseal moan** : Parler de façon aiguë *(Berrien)*
- **Kov-moan** : Crève-la-faim ; **Te zo ur penn-toñseg ! Map-kast kov-moan !** : Tête de crapaud ! Espèce de crève-la-faim ! *(Skrigneg)*
- **Moan e visïed** : Regardant (sur la nourriture) ; **Houmañ zo moan he bisïed** : Elle est regardante sur la nourriture *(Plouïe)*
- **Moan 'vel ur vazh-klwed** : Maigre comme un barreau de chaise *(Poullaouen)*
- **O(be)r kov-moan** : Faire ventre creux ; **O(be)r kov-moan un tamm** : Faire ventre creux un peu *(Plouïe)*
- **Sparfell moan** : Épervier ; **Wichou weler ar sparfell moan chom 'bos en aer heb fiñval** : On voyait parfois l'épervier faire du surplace en l'air sans bouger *(Poullaouen)*

**MOANADENN** [mwɑ̃'nɑːdən] : [***moanassenn*** 1992] n.f. ; Femme élancée (cf. **HIRVOAN**)

**Houzh so ur voanadenn** : Elle est élancée *(Skrigneg)*

**MOBER** [mɔːbər] : n.m. ; Poignée du manche de faux *(Berrien, Uhelgoat)*

**MOBILÈT** [mobilɛt] : n.m. (pl. **-ou** [mobi'lɛtu]) ; Mobylette

**Ha oa-ñw deut ahe his-se deus an abard'hê, meus choñj, ga e vobilèt ha koueet é vobilèt** : Et il vint là-même le soir, je me rappelle, en mobylette et sa mobylette tomba *(Plouïe)*

**MOBILIER** [mo'biljər] : [***mobilier*** 1964] n.m. (pl. **-ou** [mobil'ljɛːru]) ; Mobilier

**Bet oa bet ar werzh war ar mobilier** : Il y avait eu une vente judiciaire sur le mobilier *(An Uhelgoat)* ; **Sete pé oa pêet ar mobilier, gwraet ha deut mone ba-tre hon doworn ! Un devezh, ma gwreg lare din** : Donc quand le mobilier fût payé, qu'on se fit de la monnaie et qu'elle nous vînt en mains ! Un jour, ma femme me dit *(Kolloreg)*

**MOC'H** [moɦ] : [vx. br. ***moch***] coll. (sing. (n.m.) **pi-moc'h** [pi'moɦ] **pe-moc'h** [pe'moɦ]) ; (des) Cochons / Porcs

✗ *syn.* : ***hoc'h*** ; & *cf.* : ***gwis, tourc'h***

**Pe-moc'h !** : Cochon ! *(Skrigneg)* ; **Troc'het é ar pi-moc'h** : Le cochon est castré *(Plouïe)* ; **Ya, tud omp n'é ket moc'h !** : Oui, nous sommes des gens pas des cochons ! *(An Uhelgoat)* ; **An a(v)e, heñi ar pe-moc'h** : Le foie, celui du cochon *(Laz)* ; **Ya, 'velt ur vri pe-moc'h, ledannoc'h a vije penn ar votes** : Oui, comme un nez de cochon, la partie avant du sabot était plus large *(Skrigneg)* ; **Pider gwis ha pemp porc'hell ra naw bi-moc'h** : Quatre truies et cinq porcs font neuf cochons *(Poullaouen)* ; **Silzig, un hanter deuh ar pe-moc'h vije kass(e)t dê-gn** : Des saucisses, on leur envoyait la moitié du cochon *(Bolazeg)* ; **Skrijal a ra ar pe-moc'h, me(d) wichou hezh a ziroc'h 'è !** : Le cochon crie, mais il grogne aussi parfois ! *(Skrigneg)* ; **Ha d'ar mar(e)-se vise minellet ar moc'h ga orjel c'hoazh** : Et à cette époque-là on muselait encore les cochons avec du fil *(Ponvel)* ; **Toud ar re zo bet telc'hen moc'h lar** : Tous ceux qui ont détenu des cochons disent *(An Uhelgoat)* ; **Hag ar pi-moc'h vis(e) lahet beb ar mar(e) pé pis(e) emm** : Et on tuait le cochon de temps à autres au besoin *(Ponvel)* ; **Gwech-ell vise ket plass dalc'h-mad da dailhañ ar moc'h** : Autrefois on n'avait souvent pas d'endroit pour tailler les cochons *(Ponvel)* ; **Ar pi-moc'h zo marw ga'r vrèc'h** : Le cochon est mort de la variole *(Berrien)* ; **Kourailhou ar pe-moc'h, an dra-he vije laket ba'h ar pate pe ba ar saossisson !** : La fressure du cochon, on mettait ça dans le pâté ou dans le saucisson ! *(Skrigneg)* ; **Gwech-all vije gwraet boued-moc'h ha vije lak(et) ar laezh ekremet** : Autrefois on faisait la nourriture des cochons et on mettait du lait écrémé *(Plourac'h)* ; **Bet neus bet trizeg pi-moc'h bihen ha neus kimed dowzeg bronn** : Elle a eu treize petits cochons et elle n'a que douze mamelles *(An Uhelgoat)* ; **An de war-lerc'h vé ket detailhet ar pi-moc'h** : Le jour suivant on ne détaille pas le cochon *(Kolloreg)* ; **Ya, vise gwerzhet ur pi-moc'h pe dow** : Oui, on vendait un cochon ou deux *(Ponvel)* ; **Diwadet oa ar pi-moc'h ar mod-se** : On saignait le cochon comme ça *(Berrien)* ; **Un' tàe da lah ar pi-moc'h, oh ! Ma'hat a ràe un taol daoñ war i benn** : Une personne venait tuer le cochon, oh ! Il lui donnait probablement un coup sur la tête *(Ponvel)* ; **Beñ gwich-all vije lahet ar pi-moc'h ur wich ar bla pugur oa ket koñjelateuriou** : Ben autrefois on tuait le cochon une fois l'an puisqu'il n'y avait pas de congélateurs *(Skrigneg)* ; **Ar lower é, an dra-he v(o)a (e)vi(d) lakad dour d'ar loned, pe boued d'ar moc'h** : L'auge, c'était pour mettre de l'eau aux bêtes, ou de la nourriture aux cochons *(Pleiben)* ; **Soubenn ha pato ha pa vise lahet ar pe-moc'h vise gwelloc'h !** : De la soupe et des patates et lorsqu'on tuait le cochon, c'était mieux *(Karnod)* ; **Ur pi-moc'h poahet deus ar ber** : Un cochon cuit à la broche *(Poullaouen)* ; **D'ar mar(e)-se vije maget ar moc'h ga pato, rutaba ha bitrabes ha beb-sort...** : À cette époque on nourrissait les cochons de patates, de rutabagas, de betteraves, etc. *(Lokarn)* ; **Ekrem(et) vij(e) ar laezh, ar laezh bihen vij(e) ka(v)et da reiñ d'ar loueou ha da reiñ d'ar moc'h** : Le lait était écrémé, on trouvait le petit lait pour donner aux veaux et aux cochons *(Lokarn)* ; **Dow be-moc'h a vije dalc'h-mad 'è ha pa vije prenet re-all a vij(e) prenet dow, un' vije gwerzhet ha egile vije lahet** : Il y avait toujours aussi deux cochons et lorsqu'on en achetait d'autres, on en achetait deux, l'un était vendu et l'autre était tué *(Berrien)* ; **Ah nann, med gwel(e)t meus bet ba tïer 'hat ! Ar pi-moc'h, ar macheñ, 'vel laret, (e-)skourr, med ba du-m(añ) vis(e) ket laket gwech e-bed** : Ah non, mais j'ai vu dans des maisons ma foi ! Le cochon, le machin, comme vous dites, suspendu, mais chez moi on ne mettait jamais *(Ponvel)* ; **Ahe vije moc'h ha' vije mad heñ ! Ha gwraet ga pato, betrabes, laezh ha bleud** : Là il y avait de bons cochons hein ! Faits avec des patates, des betteraves, du lait et de la farine *(Plourac'h)* ; **Me meus gwel(et) mé mamm 'h o(be)r sañwon, pé vïe laet ar pi-moc'h, ga an druon(i), ar lard, vïe ket implijet re ha vïe gwraet sañwon gantoñ !** : J'ai vu ma mère faire du savon, lorsqu'on tuait le cochon, avec la graisse, le gras, on n'utilisait pas beaucoup et on en faisait du savon ! *(Plonee)* ; **P(a) vije lah(e)t ar pe-moc'h vije lak(et) (d)indan an daol, laket dow pe dri sac'h-temz, laket hor'n warnoñ war un tamm plous ha vije lesket**

**en(e) da sallañ ha vije treig an dud war ar re-he ! Ah ! Pad pemzete, teir su(zhu)n…** : Lorsqu'on tuait le cochon on mettait sous la table, on mettait deux ou trois sacs d'engrais, on mettait du seul dessus sur un peu de paille et on laissait là saler, les gens avaient les pieds dessus ! Ah ! Pendant une quinzaine, trois semaines… *(Skrigneg)*

- **Fest ar pi-moc'h** : La fête du cochon (souv. après l'avoir tué) ; **P(a) oa lahet ar pi-moc'h neuhe oa daw dit dond, vije laret, vije gwraet ar fest, fest ar pi-moc'h** : Lorsqu'on tuait le cochon tu devais alors venir, disait-on, on faisait la fête, la fête du cochon *(Berrien)* ; **Fest ar pe-moc'h, hete ma zad, pudur blije daoñ ev(añ) ur bann'h, vije avertisset ga mamm 'benn a'h eent** : La fête du cochon, donc mon père, puisqu'il aimait boire un coup, était avertis avant d'aller *(Skrigneg)*
- **Friko pe-moc'h** : Ragoût de porc ; **Pé 'h eemp gwich-all d'ar frikow pe-moc'h, gwich-all vije lahet ar pe-moc'h ha deuh ar gooñw alïes vije an dra-he (e)tre an amiseien ha vijent pedet goude** : Autrefois lorsque nous allions au (repas du) ragoût de porc, autrefois on tuait le cochon, c'était souvent l'hiver entre les voisins qui étaient invités après *(Skrigneg)*
- **Kafe pi-moc'h** : Le café (pour la fête) du cochon ; **Ah, kafe pi-moc'h zo !** : Ah c'est le café pour la fête du cochon ! *(Berrien)*
- **Kaol-moc'h** : Rumex ; **Amañ vé laret kaol-tewl, lod a ra ga kaol-moc'h** : Ici on dit « kaol-tewl », certains disent « kaol-moc'h » *(Plouïe)*
- **Karr-moc'h** : Charrette à cochons ; **Hemañ-all dilass ar sac'h ha abandoniñ e garr-moc'h** : Et l'autre qui délace le sac et abandonne sa charrette à cochons *(Plonee)*
- **Kig-moc'h** : Du cochon / De la viande de porc ; **Laezh vije, amann vije i(v)e ha kig-moc'h** : Il y avait du lait et aussi du beurre et de la viande de porc *(Berrien)*
- **Lard (e)vel ur pi-moc'h** : Gras comme un cochon *(Skrigneg)*
- **Lard pe-moc'h** : Graisse de porc ; **Un tamm lard pe-moc'h vije gwraet** : On faisait un peu de graisse de porc *(Skrigneg)*
- **Marc'hadour-moc'h** : Marchand de cochons ; **Me zo aet da varc'hadour-moc'h** : Je suis devenu marchands de cochons *(Plonee)*
- **Melin boued-moc'h** : Moulin pour la nourriture des cochons ; **Ar c'herc'h pa vise malet vise ket separet ar bleud deus ar c'herc'h, heñ vise malet ga ur vilin boued-moc'h ma peus c'hoant** : Lorsqu'on moulait l'avoine on ne séparait pas la farine de l'avoine, on la moulait grâce à un moulin pour la nourriture des cochons si tu veux *(Ponvel)*
- **Moc'h bihen** : Petits cochons / Pourceau (cf. **Porc'hell**) ; **Ar wis kozh neus bet moc'h bihan** : La vieille truie a eu des petits cochons *(An Uhelgoat)* ; **Ar re-he so braw, kara ! Ar moc'h bihen** : Ils sont beaux, n'est-ce pas ! Les petits cochons *(Skrigneg)* ; **Ar moc'h bihan, ar re-he nise pep hini e vronn** : Les petits cochons, ils ont chacun leur mamelle *(An Uhelgoat)* ; **Da gentañ toud oan komañset d'o(be)r marc'hadour moc'h bihen** : Au tout départ j'avais commencé à faire marchands de pourceaux *(Kolloreg)* ; **Ha mond d(a) glask ar moc'h pihen ba b(e)-lec'h a vis(e)-hè, an dra-h(e) oa amïeges 'è !** : Et aller chercher les petits cochons là où ils étaient, c'était « sage-femme » aussi ! *(Speied)* ; **Heñ n'é ket mad da vinellañ ar moc'h bihen, pugur vise ket bet kap da sterdañ (a)nê 'kreis-tre e ziwvisker** : Il n'est pas apte à museler les petits cochons, puisqu'il n'aurait pas été capable de les serrer juste entre ses jambes *(Ponvel)*
- **O(be)r moc'h** : Faire du cochon (en élever) ; **D'ar marïou-se keid é bet ma bugale ganin-m(e) ba Kemper ba'r skoul, eh beñ me ree moc'h kalz** : C'était ces périodes-là pendant que j'avais mes enfants à l'école à Quimper, eh ben je faisais beaucoup de cochon *(Sant-Wazheg)*
- **Patates moc'h** : Patates pour les cochons **Vij(e) kemed *Abondances,* patates-moc'h** : Il n'y avait que des Abondances, des patates pour les cochons *(Skrigneg)*
- **Pi-moc'h badeet** : Malappris / Grossier personnage ; **Ar re-he so moc'h badeet !** : Ce sont des malappris ! *(Poullaouen)*
- **Pe-moc'h bihen** : Poulette (ampoule aux mains) (m-à-m. cochon petit) ; **Pa rees ur pe-moc'h bihen war da zorn a teue dour ha gwad assames, sell an dra-h(e) oa liswad !** : Lorsque tu te faisais une ampoule à la main, du liquide et du sang apparaissaient en même temps, c'étaient donc des sérosités ! *(Skrigneg)*
- **Pe-moc'h-lard** : Cochon d'engraissement ; **Ar re-s(e) neus deb(et) meurd a be-moc'h-lard demp-ni !** : Ils nous ont mangé plusieurs cochons d'engraissement ! *(Speied)*
- **Pizh pi-moc'h** : Radin comme un pou ; **Hezh zo pizh pi-moc'h !** : Il est radin comme un pou ! *(Plouïe)* ; **Pizh, pizh pi-moc'h !** : Radin, radin comme un pou *(Sant-Wazheg)* ; **Oh ya ! Hezh so pizh pi-moc'h 'hat !** : Oh oui ! C'est un radin alors ! *(Plonee)*
- **Sevel moc'h** : Élever des cochons ; **Vije gwerzhet ar moc'h, vije sa(v)et i(v)e, oh dow-tri bi-moc'h** : On vendait aussi le cochon, on élevait aussi, oh deux trois cochons *(Berrien)*
- **Teil-moc'h** [tɛj'moɦ] : (du) Fumier de porc

**MOC'H-GOUEÑ** [moh'gwɛ̃ː] : [***moc'h gouez*** 1659] pl. (sing. **pi-moc'h-goueñ** [pimoh'gwɛ̃ː]) ; Sangliers

**An den na (e)n-om gannet deus ar pi-moc'h-goueñ** : L'homme qui s'est battu contre le sanglier *(Poullaouen)* ; **Deuet tri bi-moc'h goueñ maes ar pezhad-lann** : Trois sangliers sont sortis d'une zone pleine d'ajonc *(Poullaouen)* ; **Tammou moc'h-goueñ 'è, me(d) pass mignoc'h 'vi(d) zo brem(añ) 'è** : Aussi quelques sangliers, mais pas plus non-plus qu'à l'heure actuelle *(Laz)*

**MOC'HAÑ** ['moːhə] : [***moc'ha*** 1732] vb. ; Cochonner / Gâter / Saloper

**Moc'hañ ar labour** : Cochonner le travail *(Kergrist)*

**MOC'HATÊR** [moha'tɛːr] : n.m. (pl. **-ien** [moha'tɛrjən]) ; Saboteur

**Moc'hatêr, (e)vel lare ma zad-kozh** : Saboteur, comme disait mon grand-père *(Poullaouen)*

**MOD** [moːd-t] [mɔːd-t] : [***mod*** 1821] n.m. (pl. **-ou** ['moːdu] **mojou** ['moːʒu]) ; Coutume / Mode / Moyen / Façon / Manière / Méthode / Style / & loc conj. Comme / & conj. coord. : Ainsi / Et donc

✗ *m. comp.* : ***memes-mod***

**Hezh oa ar mod gwich-all** : C'était la manière d'autrefois *(Skrigneg)* ; **Mojou na an dud gwich-all...** : Les gens avaient des façons autrefois... *(Skrigneg)* ; **Dre zu-mañ oa k(et) ar mod** : Ce n'était pas la mode par chez moi *(Skrigneg)* ; **Me(d) daon ! Ar mo(d)-se oa ar mod !** : Mais dam ! C'était la mode comme ça ! *(Skrigneg)* ; **Ar mo(d)-se oa ar mod, houzoh walc'h** : La mode était ainsi, vous savez bien *(Skrigneg)* ; **Red demp o(be)r gantoñ (mod eh é / mod emañ)** : Il nous faut faire avec comme il est *(Skrigneg)* ; **Fall pe mad 'è... Me lar 'nèoñ mod teu** : Bien ou mal également... Moi je dis ça comme ça vient *(Laz)* ; **An dra-he zepand deus ar mod vise stummet ar lon** : Ça dépend de la manière dont était taillé l'animal *(Plouïe)* ; **O-dow, mod hé c'hoant** : Les deux, comme tu veux *(Skrigneg)* ; **Ha na 'h esseet 'è ar mod oa d'ond ga'r vamm-gàer 'è** : Et il avait également essayé la coutume qui était d'aller avec la belle-mère *(Skrigneg)* ; **Ar merien-diweskell, p(e)t(r)am merien-askelled 'è, an dow vod vé lar(e)t** : Les fourmis ailées, ou-bien également fourmis ailées, on dit les deux *(Skrigneg)* ; **Ba'r mod da vev(iñ), ba'r mod da gaoseal, ba'r mod da vadinañ** : Dans façon de vivre, dans la façon de parler, dans la façon de plaisanter *(Lannedern)* ; **An dra-he zepand deus ar mod oa ar c'hig war'naoñ** : Ça dépend de la manière dont sa chair était répartie *(Plouïe)* ; **Med c'hwi peut mojou drol 'ha ! N'ou(z)es ket lar ar re-yowankañ zo sañset da souetiñ blavezh mad d'ar re-goshañ ?!** : Mais vous avez de curieuses manières ma foi ! Tu ne sais pas que ce sont les jeunes qui sont censés souhaiter la bonne année aux plus anciens ?! *(Skrigneg)* ; **Med ar mod é** : Mais c'est la mode *(Plouïe)* ; **Ah ya, an dra-he zo modou zo chomet** : Ah oui, ce sont des modes qui sont restées *(Berrien)* ; **An dra-he zepende deus ar mod vijen bet tapet** : Ça dépendait de quelle manière je me serais fait attraper *(Plouïe)* ; **Gwraet a-walc'h mïe ur mod da zigass arc'hant doc'h** : J'aurais bien une méthode pour vous rapporter de l'argent *(Landelo)* ; **Cheñchet é mod an ti, bremañ é un ti (e)vid ar vakeñchou** : Le style de la maison est différent, c'est maintenant une maison de vacances *(Plouïe)* ; **An dra-he oa ur mod fall d'ober sur** : C'était sûrement une mauvaise méthode *(Skrigneg)* ; **Med ar mod oa d'ar mar(e)-te da gaoseal brezhoneg** : Mais à cette époque c'était la mode de parler breton *(Lokmarïa)* ; **Daon ! Pep-heñi anee e loned hag a rene anê deus ur mod blije daoñ ar gwellañ** : Dam ! Chacun connaissait ses bêtes et les dirigeait d'une façon qui lui plaisait le mieux *(Plouïe)* ; **Gwech-all oa ar mod da denn o dok kàer** : Autrefois c'était la mode d'ôter leur beau chapeau *(Landelo)* ; **Ha lakeon sort e-bed gatoñ mod-all hañ ! Pass ur sinsort ! Mod a'h eint !** : Et sinon je ne mets rien du tout avec hein ! Pas la moindre chose ! Comme elles sont ! *(Skrigneg)* ; **Ar mod da lak ar c'hoef hag ar mod da zougen an dilhad** : La façon de mettre la coiffe et la façon de porter les vêtements *(Skrigneg)* ; **Oa ket mod-all da 'n-om ziblassañ** : Il n'y avait pas d'autres manières de se déplacer *(Berrien)* ; **« Kafe an int'rramant » vije laret, pugur goud(e) nagn an hent d'o(be)r c'hoazh d'ond war o c'his ! An dra-he zo chomet 'bowe ar mod-te !** : On disait « le café de l'enterrement », puisque après ils avaient encore la route à faire pour rentrer ! C'est resté depuis ! *(Berrien)* ; **Ah ! Med an dra-he oa ur mod 'vel vije ket bremañ !** : Ah ! Mais ça c'était une mode comme il n'y en aurait pas maintenant ! *(Skrigneg)* ; **Deuh ar skolêr vije ket respontet mod vé gwraet brem(añ) 'e** : On ne répondait pas non-plus à l'instituteur comme on fait de nos jours *(Skrigneg)* ; **Ar re vije 'klask o zamm boued ar mo(d)-se, sell vije rôet un tamm bara dê pe ur mer(e)nn, pe mod a vije ba'r poent a vijent** : Ils cherchaient leur nourriture comme ça, on leur donnait donc un bout de pain ou un goûter, ou comme c'était au moment où ils étaient *(Skrigneg)* ; **Tap(ed) ur min pe un dra m(e)nneg ar mo(d)-s(e) kal(ed), ale klak ! Doc'h ar mod dapè (a)nèi ree ur faout ba'r valc'h** : Prendre dans une pierre ou quelque chose comme ça de dur, allez clac ! Selon la manière dont vous la preniez, ça faisait une fente dans la faux *(Kleden)*

- **A-gement mod zo toud** : De toute sorte ; **Sklapet pa 'ha(n)on ba'h ar poull hag ene oa owr ha traou a-gement mod oa toud ha moñchou !** : Vous m'aviez jeté dans la mare et là il y avait de l'or et des trucs de toute sorte ainsi que des montres ! *(Skrigneg)* ; **Hag ur plac'h chentil ha-toud hag ur plac'h kapobl ! Hag a gement mod oa toud !** : Et une fille gentille et tout, une fille capable ! Et tous les qualificatifs possibles ! *(Skrigneg)*
- **Ar gis-mañ hag ar mod-mañ** [a'gi.maga'mo.mə] : Comme-ci et comme ça ; **Ka(v)oud refeh ba'n usin ar gi'-m' hag ar mo'-mañ !** : Vous trouverez (du travail) à l'usine comme-ci et comme ça ! *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Ar mod kozh gwech-all** : L'ancienne mode d'autrefois ; **Ya ! An dra-s(e) oa ar mod kozh gwech-ell pet(r)a heñ !** : Oui, c'était à l'ancienne mode d'autrefois quoi hein ! *(Kareis)*
- **Ar mod-mañ / Mod-mañ** : Ainsi ; **Mod-mañ zo moien d'o(be)r 'è ! Meus bet klêt lar(e)d** : On peut aussi faire ainsi ! J'ai entendu dire *(Skrigneg)* ; **Hag un'-all oa digoueet ar mod-mañ gantoñ, med an dra-he zo re-wir !** : Et ça lui était arrivé ainsi, mais c'est véridique ! *(Skrigneg)*
- **Ar mod-se / Mod-se** : Comme ça / Ainsi ; **Tamm mo(d)-s(e) vis(e) gwraet** : C'est un peu comme ça qu'on faisait *(Kleden)* ; **Sete ar mod-se vïe vorzet daoñ bi mew** : Comme ça c'était bien forcé qu'il soit saoul *(Lokmarïa)* ; **Hag e-se (a-)benn lar traou mod-se** : Et donc d'ici à dire des choses pareilles *(Landelo)* ; **Pa nïe emm un' a vïe kasset daoñ ar mod-se** : Quand il en avait besoin d'un on lui envoyait de cette façon-là *(Landelo)* ; **Mod-se (e)ta ar plac'h vïe liproc'h da heul he gwas, mod-se zigouee** : Et donc comme ça la femme était plus libre de suivre son homme, c'est comme ça que ça se passait *(Berrien)* ; **Un dra mennag ar mod-se** : Quelque chose comme ça *(Plouïe)* ; **Bremañ vé ket kontet deus traou ar mod-se kin** : De nos jours on ne parle plus de choses comme ça *(Plouïe)* ; **Ar mo(d)-se vé gwraet !?** : C'est comme ça que ça se passe ?! *(Landelo)* ; **Ar mo(d)-se ret ?!** : C'est comme ça que vous procédez ?! *(Landelo)* ; **Me meus bugwale da vagañ... (ha me a gis-se ha me ar mo(d)-se)** : J'ai des enfants à nourrir... (et patati et patata) *(Landelo)* ; **Hag e-se ar mod-se vo gallet ober ar goulladou (a-)benn sadorn da nos** : Et donc comme ça on pourra faire les demandes en mariage avant samedi soir *(Sant-Hern)* ; **N'é ket ar mo(d)-se é, n'é ket !** : Ce n'est pas comme ça, non ! *(Landelo)* ; **An heñi vé ket kontant gwech e-bed neuhe vé dalc'h-mad 'klask o(be)r gi-mañ, 'klask o(be)r mo(d)-se, hezh zo un deb-rèr vé laret** : Celui qui n'est alors jamais content, cherchant constamment à faire comme-ci, cherchant à faire

comme ça, on dit que c'est un éternel insatisfait *(Plouïe)* ; **Petra zo ahe ?! Mod-se kement-se a drous !** : Qui a-t-il là ?! Comme ça autant de bruit ! *(Lokered)* ; **An dra-he ar mod-se 'n-hin' oa !** : C'était comme ça ! *(Skrigneg)*

- **A-bep-sort mod** : De toute sorte ; **Be zo tud beb sort mod** : Il y avait des gens de toute sorte *(Plouïe)* ; **Beb sort mod zigoueè (e)tre an dud heñ, beb sort mod !** : Il en arrive de toutes sorte entre les gens hein, de toutes sortes ! *(Motre)*
- **Ba e damm mod** : À sa manière ; **Heñ glaske ar c'herveou d(a) dap ha se ree ! Feñ heñ ree 'è ! Hezh boañgne ba e damm mod heñ ! N'é ket lar se on** : Il cherchait les lacets à prendre et il faisait ça ! Enfin il faisait également ! Il peinait à sa manière hein ! Ce n'est pas ce que je dis *(Pluskelleg)*
- **Cheñch mod d'an traou** : Changer l'ordre des choses ; **Maleur evitout ma cheñcheches mod d'an traou !** : Malheur à toi si tu changes l'ordre des choses !! *(Berrien)*
- **D'ar mod-tra + *vb. conj.*** : De la manière que ; **Ah ya ! D'ar mod-tra vïer 'h o(be)r, wechou vïemp toud 'n-im jikour (a)ssames !** : Ah oui ! De la manière qu'on faisait, parfois nous nous entraidions tous ! *(Sant-Wazheg)*
- **Deus ar mod meus klêt** : D'après ce que j'ai entendu ; **Med deuh ar mod meus klêt é-hi bet torret war-lerc'h ar bresel** : Mais d'après ce que j'ai entendu elle fut cassée après la guerre *(Landelo)*
- **(Deus / Da) 'r mod + *n.*** : Selon la (quantité, qualité…) de + *n.* ; **Beñ c'hwi ouïè pegement dour vankè doc'h da 'r mod greun pé da val(añ) !** : Ben vous saviez quelle quantité d'eau vous vouliez selon la quantité de grain que vous avez à moudre *(Speied)*
- **(Deus) ar mod + *vb.*** : À ce que + *vb.* ; **Kar ba Lannedern n'eus ket keme(nt)-se a re-vihen, ar mod a welon** : Car il n'y a pas, à Lannédern, tant que ça de petits (paysans), de ce que je vois *(Lannedern)* ; **Ar mouss bihen a zo surprenet 'ha, sur walc'h, deus ar mod welon** : Le petit enfant est surpris ma foi, sûrement, à ce que je vois *(Laz)* ; **Deus ar mod a vé gwelet war ar gartenn** : D'après ce qu'on voit sur la carte *(Poullaouen)*
- **Deus da vod** : Selon tes critères ; **An dra-he oa un tamm a-bred deus da vod ?** : C'est un peu tôt pour selon tes critères ? *(Skrigneg)* ; **Nann-nann, me(d) da vod oa ar mo(d)-se ! Ma ga(v)es un dra m(e)nnaket ha' vije ket mad deus da vod** : Non-non, mais c'était ton style ! Si tu trouvais quelque chose qui n'était pas bon selon tes critères *(Skrigneg)*
- **Deus mod** : À la manière de / D'après / Selon ; **Deus mod lar ar richenn** : D'après ce que dit la légende *(Landelo)* ; **An dra-he vise gwraet deuh mod ar bla** : On faisait ça selon l'année *(Brennilis)* ; **Ya, ma neus un' deus mod e vri n'é ket (e)vi(d) lared** : Oui, il ne peut pas dire s'il en a une (queue) comme son nez *(Plouïe)* ; **Eh ! Vorz pegen ginoweg eint, fin eint un tamm memes-tra deuh o mod !** : Eh ! Qu'importe à quel point ils sont bêtes, ils sont quand-même un peu malins à leur manière *(Skrigneg)*
- **Deus ur mod pe deus un'-ell** : D'une manière ou d'une autre ; **An dour oa moien dé zihelliñ 'naoñ deus ur mod pe deus un'-ell heñ ! Pugur ma vis(e) un tamm diskenn gantoñ pet(r)a !** : On pouvait réorienter l'eau d'une manière ou d'une autre hein ! Puisque si elle était un peu en pente quoi ! *(Kareis)*
- **Digoueet é kont ar mod-se** : C'est arrivé comme ça ; **Oh ma merc'h ! Ni oamp ket klask an dra-he 'è, med digoueet é kont ar mod-se…** : Oh ma fille ! Nous ne cherchions pas ça non-plus, mais c'est arrivé comme ça *(Skrigneg)*
- **Dond ba'r mod** : Devenir à la mode ; **Oa ket deuet ba'r mod c'hoazh** : Ce n'était pas encore devenu à la mode *(Kleden)*
- **(En / In) mod e-bed** : D'aucune façon / (en / d'une) Aucune manière ; **Tamm (e-)be(d) ! In mod e-be(d) !** : Du tout ! D'une aucune manière ! *(Skrigneg)* ; **Tud oaint ket dilu war ar labour en mod e-bed** : Des gens qui n'étaient pas du tout organisés dans le travail *(Plouïe)* ; **Set(u) an dud na laret nïent ket bet ràet o douar in mod e-bed !** : Les gens ont donc dit qu'ils n'auraient donné leur terre d'une aucune manière ! *(Poullaouen)* ; **N'eint ket ! Un dra menneket so ha n'a ket mad (a-)benn vêh ket klêt mod e-bed kin** : Non ! Il y a quelque choe qui ne va pas avant qu'on ne t'entende plus du tout *(Sant-Hern)* ; **Boñ, ar siri e-tal ar wazh-se, beñ an dra-he n'ee ket mad en mod e-bed !** : Bon, la scierie près de ce ruisseau, ben ça n'allait pas du tout ! *(Ponvel)* ; **Ah nann ! N'omp ket bet disket d'o(be)r ar mod-se ! En mod e-bed !** : Ah non ! On ne nous a pas appris à faire comme ça ! D'une aucune manière ! *(Pluskelleg)*
- **En ur mod** [nɔr'moːd-t] : D'une certaine manière ; **Gwich-all vije plijadur 'è, 'n ur mod** : Il y avait aussi de l'animation autrefois, d'une certaine manière *(Skrigneg)*
- **En ur mod so** : D'une certaine façon ; **Treus n'é ket toutafed pugwir un dèn treus so treuselleg (iv)e me(d) 'n ur mod so !** : Il n'est pas tout à fait de travers puisque une personne de travers marche aussi les pieds de travers mais d'une certaine façon *(Ponvel)*
- **Mod a vije vije !** : Il était comme il était ; **Ha 'n-om ga(v)e du-m(añ) in bissiklèt, mod a vije vije !** : Et il se retrouvait ici en bicyclette, il était comme il était *(Skrigneg)*
- **Mod-kozh** : À l'ancienne / Ancien (-ne) ; **Ya ga'r varr, med an dra-he oa mod-kozh** : Oui avec l'écobue, mais c'était à l'ancienne *(Berrien)* ; **Mod-kozh 'ha ! 'Vel un tamm sae hir vije ga lod** : À l'ancienne ma foi ! Certains avaient comme une sorte de robe longue *(Skrigneg)* ; **Hag ar chidour(e)n mod-kozh, deus se 'h in (a-)benn da gaoseal 'ha, kar houzh so bet ur benves mad d'ar Vretoned (iv)è !** : Et le chaudron à l'ancienne, de ça ma foi j'arriverai à parler, car il fut aussi un bon outil pour les Bretons *(Skrigneg)* ; **An ar mod-kozh na keme(d) ur soc'h** : L'ancienne charrue n'avait qu'un soc *(Kleden)* ; **Me(d) ar bla(v)ezh kent(añ) oa mod-kozh (me)mest-tra, pugur 'barzh oa ràet arc'hant doc'h, me ma renket o(be)r tri bla !** : Mais la première année, c'était quand-même à l'ancienne, puisque avant qu'on vous donne de l'argent, moi j'avais dû faire trois ans ! *(Speied)*
- **Mod kozh-kozh** : Très ancienne ; **Ha digasset demp ur bann'h kafe barzh ur gafierenn vras mod kozh-kozh** : Et on nous apporta un coup de café dans une grande cafetière très ancienne *(An Uhelgoat)*
- **Mod-neve** : Moderne ; **Amañ zo un hano mod-neve !** : Il y a ici un nom moderne ! *(Skrigneg)* ; **Du-mañ oa ur c'hrow mod-neve gad ur c'houloar** : Il y avait chez moi une crèche moderne possédant un couloir *(Skrigneg)*

- **Mod pe vod** : D'une manière ou d'une autre ; **Eo ! Mechañs tou'n dud oar kanañ mod pe vod, un dra mennaket teuy ganeh !** : Si ! J'ai bien peur que tout le monde sache chanter d'une manière ou d'une autre, il y a bien quelque chose qui te viendra *(An Uhelgoat)*
- **Mod so** : Pareil / Comme il y a ; **Ha deut ga un amzer mod so** : Et venu par un temps pareil *(Skrigneg)*
- **Mod vé moien** : Comme on peut ; **Pad ur c'hrogad vïent despunet ha pa vije deu(t) ar poent, eh beñ e vijent hijet mod vïe moien** : Pendant un moment on les ramassait et lorsque le moment arrivait, eh ben on les secouait comme on pouvait *(Skrigneg)*
- **Ober e vod** : Faire à sa manière ; **Pep hini a ra e vod** : Chacun fait à sa manière *(Skrigneg)* ; **Med an (hi)ni zo mestr daoñ i-hun ra i vod** : Mais celui qui est son propre patron fait à sa manière *(Skrigneg)*
- **Ober mod** : Faire semblant ; **Labouret neus ha n'é ket 'h o(be)r mod** : Il a travaillé et ce n'est pas faire semblant *(Plouïe)* ; **'H o(be)r mod ! Ya, no ket c'hoant da zusken...** : Faire semblant ! Oui, il ne voudra pas montrer... *(Skrigneg)*
- **Mod so gleet** : De la manière qui convient ; **Beñ, n'é ket marc'had-mad med daon ! An dra-he bad pell 'è ma res intañsïon da lakad 'nê mod so gleet** : Ben, ce n'est pas bon marché mais dam ! Ça dure longtemps aussi si tu fais attention de les mettre de la manière qui convient *(Skrigneg)*
- **Pe ar mod-mañ pe ar mo(d)-se...** : Ou comme-ci ou comme ça... *(Skrigneg)*
- **Pe-sort mod / Pessa mod** : Comment (ça se fait que) ; **Pessar mod vo sa(v)et ar vugwale ?!** : Comment on va élever les enfants ?! *(Landelo)* ; **Pesse mod a ret ho youd c'hwi ?** : Comment faites-vous votre bouillie *(Plonee)* ; **Pesse mod ober ?** : Comment faire ? *(Plonee)* ; **Me(d) pe-sort mod lod nïent kime ur bugel neuhe ha lod-all nise deg ?! Panve regn un dra mennaket** : Mais comment ça se fait que certains n'avaient alors qu'un enfant et certains autres en avaient dix ?! Si ce n'est qu'ils faisaient quelque chose *(Plouïe)* ; **Pe-sort mod vé gwraet deus an dra-se ?** : Comment on appelle ça ? *(Kleden)* ; **Ah ya ! Med pe-sort mod a rin ?** : Ah oui ! Mais comment ferai-je ? *(Poullaouen)*
- **Seizh mod da** : fig. Mille façons de ; **An avalou-douar zo seizh mod da denn 'nê, an heñi nôa kem(ed) un tamm ba e jerdin, heñ denne 'nê ga'n trañch pedam ga'r bac'h** : Il y a mille façons de les tirer, celui qui n'en avait qu'un peu dans son jardon les arrachait à la houe ou bien au croc *(Laz)*
- **Sete ar mod-se** : Voilà ; **Beñ sete ar mod-se** : Ben voilà *(Ponvel)*
- **Ur mod-all** : D'un autre style ; **Gavotenn Kalaner zo ur gavotenn ur mod-all c'hoazh** : La gavotte de Calanhel est une gavotte d'un autre style encore *(Plourac'h)*

**MOD-ALL / MOD-ELL** [mo'dal] [mo'dɛl] : ad. ; Autrement / Sinon

**Hag ar mod-all ar bïou-laezh vise evid ober amann** : Et autrement les vaches laitières servaient à faire du beurre *(Plouïe)* ; **Nin a rey mod-all** : Nous procéderons autrement *(Plonee)* ; **Oh ya, med pass mod-all** : Oh oui, mais pas autrement *(Berrien)* ; **Mod-all vïent bet mew-dall é tond d'ar gêr** : Autrement ils auraient complètement saouls en rentrant à la maison *(Kolloreg)* ; **Mod-ell n'efent ket war-raog !** : Sinon ils n'avanceraient pas ! *(Plourac'h)* ; **Ha mod-all ba'h ar barros : Eñdustri (e-)bed !** : Et sinon dans la commune, il n'y a aucune industrie ! *(Skrigneg)* ; **Hag ar mod-all an dra-he meus gwraet un esperiañs 'e : soubenn ga linad !** : Et autrement, j'ai fait ça, une expérience aussi : de la soupe aux orties ! *(Skrigneg)* ; **Med mod-all, me vise ato 'labourad ga'r c'heseg !** : Mais sinon, moi je travaillais toujours avec les chevaux *(Sant-Wazheg)* ; **Ha mamp gwraet ar mod-all neuhe, ar pezh oa d'ober** : Et nous avions alors fait autrement, ce qu'il fallait faire *(Skrigneg)* ; **Med lod 'h ee ga o heñi da Speied, ba Rubran oa ur velin-all ha ahe gis-se haller 'h o(be)r toud mod-all** : Mais certains apportaient le leur à Spézet, il y avait une autre moulin à Rubran et là on pouvait tout faire sinon *(Sant-Wazheg)*

- **Sort e-bed mod-all** : Rien d'autres ; **Heñ n'é keme(d) ur ficher-paipleuñiou ! Sort e-bed mod-all !** : Ce n'est qu'un réparateur de parapluies ! Rien d'autres ! *(Skrigneg)*

**MODÈL** [modɛl] : [***modèl*** 1633] n.m. (pl. **-ou** [mo'dɛlu]) ; Modèle

**Ya, goûd a rañw a oa ur modèl-all heb vorn** : Oui, je sais qu'il y avait un modèle sans four *(Berrien)*

**MODERN** [mo'dɛrn] : [***modern*** 1975] ad. ; Moderne

**Brem(añ) é 'n traou modern !** : De nos jours tout est moderne ! *(Laz)* ; **Ah ! Hag a ganoh (e)ma brem(añ) modern 'ta !** : Ah ! Et vous êtes moderne maintenant ! *(Speied)* ; **Komañset an dud da zañsal dañsou modern ba'r saliou** : Les gens commençaient à danser des danses modernes dans les salles *(An Uhelgoat)* ; **Ha lec'h an ar modern jañchè tu, 'vel heñi an trakteur bremañ 'è** : Alors que la charrue moderne était réversible, comme celle du tracteur également maintenant *(Kleden)* ; **Beñ gwich-all oa ket traou modern, me(d) ar re-gozh ouïe 'h o(be)r traou mo(d)-se gwich-all** : Ben autrefois il n'y avait de trucs modernes, mais les anciens savaient faire des trucs du genre *(Skrigneg)*

**MODERNISAÑ** [modɛr'ni:zə] : vb. ; Moderniser

**Pé oa krog an tad da 'n-om vodernisañ** : Quand le père commença à se moderniser *(An Uhelgoat)* ; **Oh ! 'Benn-neuhe oa moderniset traou** : Oh ! Pour-lors on avait modernisé *(Skrigneg)* ; **Ar re-yowank goud(e)-se na hadtap(et) ar mod, med na modernise(t) (a)naoñ** : Ensuite les jeunes ont repris la manière, mais l'ont modernisée *(Kleden)*

**MOELL** [mwe:l] : [***moel*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['mwelu]) ; Moyeux

**Err(o) ar c'harrad ba 'n dou(a)r d(a)-veked ar moell sè** : La charretée est donc arrivée dans la terre jusqu'à l'axe *(Speied)*

➢ **Ar moell-karr** : Le moyeu de charrette ; **Goûd a ret petar é ar moell-karr ?** : Tu sais ce qu'est le moyeu de charrette ? *(Speied)* ; **Sklokal ree ar moell-karr ba'r gib** : Le moyeu gloussait dans la boîte d'essieu *(Poullaouen)* ; **Hem(añ) vis(e) gwraet ar moell-karr (a)naoñ, ar moell, 'n heñi a-dreus tàè am(añ) ha 'h ee d'an tu-ell** : On l'appelait le moyeu de charrette, le moyeu, la transversale venait ici et allait de l'autre côté *(Kareis)*

**MOÈREB** ['mwɛ:r(ə)b-p] : [vx. br. ***motrep*** ; ***mozreb*** 1499] n.f. (pl. **-esed** [mwer'be:zəd-t]) ; Tante (cf. **TANTIN**)

**Ar voèreb Mari** : La tante Marie *(Berrien)* ; **Hag ar voèr'b n'halle ket aneo 'nèi** : Et la tante ne pouvait pas la reconnaître *(Skrigneg)* ; **Ha sell me 'h ee da di ma moèr'b hag ar mo(d)-se mije chokola(d) !** : Et donc j'allais chez ma tante et ainsi j'avais du chocolat ! *(Skrigneg)* ; **Me meus choñj mad gwel ur voèreb da ma za-kozh ha' spine deus an darouedenn** : Je me rappelle bien voir une tante de mon grand-père qui guérissait de la dartre *(Plouïe)* ; **Neu'n ba ti e voèreb** : Alors chez sa tante *(Plouïe)* ; **Ma moèreb a oa marw** : Ma tante était morte *(Plouïe)* ; **'Benn an de kent(añ) ar bla 'h añw dé wel(e)d mé moer'b** : Je vais voir ma tante pour le premier de l'an *(Kleden)* ; **Ha oan kasset d'ar gouent blame da lakad kontant ma moèreb pugur houzh faote dèi abominab kass he bugal(e) d'ar gouent !** : Et je fus envoyé au couvent afin de satisfaire ma tante puisque elle voulait absolument envoyer ses enfants au couvent ! *(Skrigneg)* ; **Ga hon sud domp ha an tad, ar vamm, ar moeberésed, ahe vïe ket brezhoneg gross mod-se tamm e-bed heñ !** : Avec nos parents et le père, la mère, les tantes, là il n'y avait pas du tout de breton grossier comme ça hein *(Laz)* ; **Gwech-all pé 'h een da wel mamm-bàeron petramed ar voèreb vije gwraet vïou-fritet delc'h-mad** : Autrefois lorsque j'allais voir ma marraine ou ma tante, on me faisait toujours une omelette *(Landelo)*

➢ **N'é ket (hezh/houzh) é ar sotañ da bugwale ar voèr(e)b !** : Pas folle la guêpe ! (m-à-m. Ce n'est pas (lui/elle) qui est (le/la) plus (fou/folle) des enfants de la tante !) *(Speied)*

**MOGED / MOUGED** ['mo:gəd-t] ['mu:gəd-t] : [***moguet*** 1499] n.m. ; (de la) Fumée

**Ludu, tan ha moged !** : De la cendre, du feu et de la fumée *(Berrien)* ; **Sete ar moge' 'h ee hag an tan n'ee ket** : La fumée venait et le feu ne venait pas *(Plonee)* ; **Vïe laket da rüiañ da zigentañ ken teue ar mouged deuh o zreig !** : On le faisait rougir au tout départ si bien que la fumée s'échappait de leurs pieds ! *(Skrigneg)* ; **Laket vise ar silzig en-dro d'ar vazh mod-se, med ar re-he visent ket lesket pell ba'r machin na ba'r moged** : On mettait les saucisses autour du bâton comme ça, mais on ne les laissait pas longtemps dans la machine ni dans la fumée *(Kolloreg)* ; **Hag ar blas, blas ar moged zo ba'r c'hrampouzh (iv)è !** : Et le goût, les crêpes avaient aussi le goût de la fumée ! *(Lokmarïa)* ; **Laket war ur planken ba'r chimin(al) ah(e) ba'r moged !** : Mis sur une planche dans la cheminée, là dans la fumée ! *(Laz)* ; **Ar butun blij ket dê, ar moged blij ket dê** : Elles (abeilles) n'aiment pas le tabac, elles n'aiment pas la fumée *(Laz)* ; **Oa ket chiminal (e-)be(d), un toull da lesk ar moged d'ond-maes ! (Ne)met-ha kalz moged jome ba'r loch alïes !** : Il n'y avait aucune cheminée, un trou pour laisser sortir la fumée ! Sauf que souvent beaucoup de fumée restaient dans la hutte ! *(An Uhelgoat)* ; **Ha pa vijent tapet deuh ar c'ha(v)ell deuh ar mintin teue ar moged deuh o rewr ken gwleb 'vel vij(e) o rewr ha tomm memes-tra !** : Et lorsqu'on les prenait du berceau le matin, de la fumée s'échappait de leur derrière tellement leur derrière était mouillé et chaud malgré tout *(Skrigneg)* ; **Hag mamañ, d'he fardon(iñ), a vïe lakeet pri deuh ar prad en-dro dèoñ toud ha ba-dreñw a leske un tamm toull blam d'ar moged d'ond !** : Et maman, paix à son âme, mettait de la boue du pré autour de lui et elle laissait à l'arrière un petit trou pour que la fumée passe ! *(Kolloreg)*

➢ **Kemer ar moged** : Absorber la fumée ; **Ar silzig neuhe a gemer ar moged ha re-founnus** : Les saucisses absorbent alors la fumée trop rapidement *(Kolloreg)*

➢ **Pa sav ar moged pik vé amzer mik** : Quand la fumée monte tout droit c'est qu'il fait temps calme *(Plouïe)*

**MOGEDENN** [mo'ge:dən] : [***moguedenn*** 1732] n.f ; Nuage de fumée

**Med memes-tra neugn gwelet ur vogedenn o sevel ha pé mamp gwelet ur vogedenn à sevel oamp aet da wel petra oa ha neuhe mamp komprenet la oa an tan ba'r bern plous** : Mais ils ont quand-même vu un nuage de fumée se lever, et lorsqu'ils ont vu un nuage de fumée se lever ils allèrent voir ce qu'il y avait, et alors nous comprîmes que le feu avait pris dans le tas de paille *(Plouïe)*

**MOGEDIÑ** [mo'ge:də] : [***moguediff*** 1499] vb. ; Enfumer / Fumer

**Mogediñ ra partoud an traou** : Ça enfume tout partout *(Plouïe)* ; **An anduilh, (a-)benn vé mad, a renke be mogedet mad** : Les andouilles, avant qu'elles ne soient bonnes, devaient être bien fumées *(Kolloreg)* ; **Ar re-he vije poahet gañ ar mouged ba ar chiminar ! Mogedet, a-stribilh** : Elles étaient cuites à la fumée dans la cheminée ! Fumées, suspendues *(Bolazeg)*

**MOGER / MOUGER / MAGER / MAGOR** ['mo:gər] ['mu:gər] ['mɑ:gər] ['mɑ:gɔr] : [vx. br. ***macoer*** ; ***moguer*** 1228) n.f. (pl. **-iou** [mo'gɛrju] [mu'gɛrju] [ma'gɔrju] & **mago(r)ier** [ma'gɔ.jər]) ; Mur

**Diglos é ar voger** : Le mur est disjoint *(Berrien)* ; **Ur mell faout zo ba'r voger** : Il y a une énorme fente dans le mur *(Poullaouen)* ; **Mond a ree ba'r voss, ba'r magoriou** : Il allait dans le fossé, dans les murs *(Kleden)* ; **Vije ur min ba ar vagor** : Il y avait une pierre dans le mur *(Duod)* ; **Pa zo ur skalf ba'h ar voger ahe, ar re-he ra o neizh ba(r)zh-ene !** : Lorsqu'il y a là une fente dans le mur, elles y font leur nid ! (fourmis ailées) *(Skrigneg)* ; **Ma mamm-gàer voa chom kichenn bord ar mor, voa kime(d) un tammig moger hag un tammig cherdin** : Ma belle-mère habitait en bord de mer, il n'y avait qu'un muret et un tout petit jardin *(Sant-Wazheg)* ; **Ahe vefe moien da lakad traou neuhe deus ar voger ahe, rêjin ha traou** : Là on pourrait donc mettre des choses contre le mur là, du raisin et autres *(Plouïe)* ; **Ah daon ya ! Deuh ar voger ahe** : Ah oui alors ! Contre le mur là *(Skrigneg)* ; **Chom a ree ar mogeriou c'hoazh** : Il restait encore les murs *(Plouïe)* ; **Ya, weo ! Massoniñ meus gwraet 'è pé vije red d(a) sevel ur voger bennaket** : Oui, si ! J'ai aussi maçonné lorsqu'il fallait faire un mur quelconque *(Skrigneg)* ; **Chouket**

**un tamm bazh ba'r vager, beñ us d'ar gwele !** : Un bout de bâton enfoncé dans le mur, ben au-dessus du lit ! *(Ponvel)* ; **Chom (e)tre peder moger** : Rester entre quatre murs *(Poullaouen)* ; **Sintrañ ar voger** : Soutenir le mur *(Poullaouen)* ; **Krampouzh-mouzhig so 'e, med ar re-he, ar re-he é ar re stag deuh ar mougeriou !** : Il y a aussi le nombril de Vénus, mais ceux-là, ils sont accrochés aux murs ! *(Plouïe)* ; **Ma ga(v)en tammou mein bihen ahe ha pri reen tammou magoier mod-se** : Si je trouvais là des petites pierres et de la boue, je faisais des petits murs comme ça *(Lokarn)* ; **Deut kajimant nos dija ha oamp aet ba'r vered en-dro 'darre dre ar voger** : La nuit était déjà quasiment tombée et nous repartîmes au cimetière par le mur *(Ar Fouilhez)* ; **Ba'h ar chiminalou alïes so da brotejiñ ar mogeriou vije laket ur plak !** : Il y a souvent dans les cheminées pour protéger les murs, on mettait une plaque ! *(Skrigneg)* ; **Me zo 'hond da benturiñ ar mogeriou** : Je vais peinturer les murs *(Plouïe)* ; **Heñ na staget e gaseg deus ar rilhenn oa deus ar vouger ene ha aet ba'n ostaliri** : Il attacha sa jument à l'anneau qui était au mur là-bas et alla au bar *(Ar Fouillez)*

**MOGERENN / MAGORENN** [mo'geːrən] [ma'gɔːrən] : [***mogerenn*** 1927] n.f. (pl. **-ou** [moge'rɛnu] [magɔ'rɛnu]) ; Pan de mur

**Presbital ene oa ur sakre mogerenn ene hag a oa re-ros braw ahe gis-se oa !** : Au presbytère se trouvait un sacré pan de mur et c'étaient des belles de couleur rose qu'il y avait là comme ça *(Skrigneg)* ; **'Benn o(be)r ar *rez-de-chaussée* vise tri de 'tre an arasadennou ha-toud, ar re-he gomere amzer ha magorennou vis(e) 'h o(be)r separassïon ba'n ti** : Pour faire le rez-de-chaussée il fallait trois jours entre les arasements et tout, ça prenait du temps et des pans de mur faisaient la séparation dans la maison *(Lokarn)*

**MOIEN / MOAIEN / VOIEN** ['(m/v)ojən] ['mwajən] : [***moyan*** 1519] n.m. ; Moyen / Possibilité

**Ka(v)oud a reent ar moien da gaoud 'nê !** : Ils trouvaient le moyen de les avoir ! *(Skrigneg)* ; **Oh ya, n'eus ket moien d'o(be)r an dra-he kin heñ !** : Oh oui, on ne peut plus faire ça hein ! *(Plonee)* ; **Ken lardet 'vel vije vê bet voien da lak ur litrad-dour da jom war e gein** : Il était si engraissé qu'il y aurait eu moyen de faire tenir un litre d'eau sur son dos *(Plouïe)* ; **Nann, blije ket din Paris blam oa ket moaien dé gaoud tïer ba Paris !** : Non, je n'aimais pas Paris parce qu'on ne pouvait avoir de maisons à Paris ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Moien zo din d'esplik doc'h petra meus bet klêt war-boues ar sort traou-te** : J'ai la possibilité de vous expliquer ce que j'ai entendu au sujet de ce genre de chose-là *(Landelo)* ; **Moien zo doc'h dond** : Vous pouvez venir *(Landelo)* ; **N'eus ket voien lak anê ba an ti-mañ** : On ne peut pas les installer dans cette maison *(Plouïe)* ; **Ar mod-se ar gwas oa moien d'hond d'ar park ha abretoc'h** : Comme ça l'homme pouvait aller au champ et plus tôt *(Berrien)* ; **Lod lar voa ket voien d'o(be)r un toull bras a-walc'h dèoñ** : Certains disent qu'il n'y avait pas moyen de lui faire un trou assez grand *(Landelo)* ; **Ar-mod-se voa ket voien d'o(be)r kalz troiou d'ar re-gozh heñ** : Comme ça on ne pouvait pas faire beaucoup de tours aux anciens hein *(Sant-Wazheg)* ; **Oa ket moien da lared nann** : On ne pouvait pas dire non *(Lokarn)* ; **Moien zo dit da zond da gerc'had ma heus c'hoant** ! : Tu peux venir en chercher si tu veux ! *(Skrigneg)* ; **Ya, med voien vo domp d'ond dé sell(e)d 'neoñ** : Oui, mais nous pourrons aller le voir *(Sant-Wazheg)* ; **Ah ! Nann, pugur n'eus ket voien d(a) lak anê da grogo d'o(be)r bar(a)** : Ah ! Non, puisque il est impossible de les faire prendre pour faire du pain *(Pleiben)* ; **Oh ! An dra-he zo moien din d'o(be)r !** : Oh ! Ça je peux faire ! *(Skrigneg)* ; **Ah ya, moien zo din d'o(be)r se !** : Ah oui, je peux faire ça ! *(Skrigneg)* ; **Pet(r)a zo voien da jeñch amañ hi-mañ ? Amañ hi-mañ n'ouzon ket...** : Que peut-on changer ici-même ? Ici-même je ne sais pas... *(Lannedern)* ; **Matress(e) vo moien d'o(be)r un dra m(e)nneg ga hezh, me zo 'hond da gass 'naoñ da Gareis** : Peut-être pourra-t-on en faire quelque chose, je vais l'envoyer à Carhaix *(Ponvel)*

- **Mod vé moien** : Comme on peut ; **Pad ur c'hrogad vïent despunet ha pa vije deu(t) ar poent, eh beñ e vijent hijet mod vïe moien** : Pendant un moment on les ramassait et lorsque le moment arrivait, eh ben on les secouait comme on pouvait *(Skrigneg)*

**MOLLEG** ['mɔləg-k] : [*pl.* ***mollegou*** 1973] n.m. (pl. **molleiou** [mɔ'lɛju]) ; Mollet (anatomie)

**Ar reñ-he oa ar re a ziskennègn kimed da-bek(ed) hoh molleiou ahe !** : C'étaient ceux qui ne descendaient là que jusqu'à vos mollets ! *(Kareis)*

**MOMAN / MOMED** ['momən] ['momәd-t] : [***moment*** 1499] n.m. & n.f. (pl. **momañchou** [mo'mɑ̃ʃu]) ; Moment / Instant

**Pé nije ur moman a ziske e-hun** : Lorsqu'il avait un moment il apprenait tout seul *(Berrien)* ; **Ahann d'ur moman** : Avant un moment *(Ar Fouillez)* ; **Sete ur momed oa 'n-om ga(v)et ha hi lare demp mo(d)-se** : Il arriva donc un moment où elle nous dit comme ça *(Skrigneg)* ; **Ur moman zeban fromaj, pad ur mis pe gis-se ha goude-se un', dow, tri heb dibiñ** : Un moment je mange du fromage, pendant un mois à peu près, et ensuite un, deux, trois (mois) sans (en) manger *(Berrien)* ; **Ma mefe gallet ba ur moman o(be)r un dra-mañ c'hoazh** : Si j'avais pu à un moment faire ça aussi *(Plourac'h)* ; **Ka(v)oud un moman mennaket da c'hoari** : Trouver un moment quelconque pour jouer *(Skrigneg)* ; **Ur momed a vé ha' vé red sevel dou(a)r dê neuhe, an de-se leman (a)naoñ kuit hag a hadlakon (a)naoñ wa(r) o gourr(e) dizhtu** : Il y a un moment où il faut alors les buter, ce jour-là je l'enlève et le remets dessus de suite *(Skrigneg)* ; **Beb eur ha beb momed** : À chaque heure et chaque instant *(Poullaouen)*

- **Ba'r voman** : Sur le moment ; **Oah ! Ba ar voman, med war-lerc'h ma bet lar(e)t petra oa digoueet** : Si ! Sur le moment mais, ensuite j'eus dit ce qui s'était passé *(Kleden)*
- **Ema ket ar momed da *ub.* + *vb.*** : Ce n'est pas le moment de + *vb.* ; **Sete oa ket ar moman diñ chom ba ma gwele !** : Donc ce n'était pas le moment pour moi de rester dans mon lit ! *(Skrigneg)* ; **(E)ma ke(t) ar momed demp re mond da zibitiñ tud-all !** : Ce n'est pas trop le moment pour nous d'aller déblatérer contre d'autres gens ! *(Skrigneg)* ; **Damaig me ziglounko 'han(ou)t ! Me 'ma ma voenn da zespugn ! (E)ma ket ar momed dit dond da ganañ amañ hi-mañ !** : Tout à l'heure je vais vous passer l'envie de coasser ! J'ai mon foin à ramasser ! Ce n'est pas le moment de venir coasser ici ! *(Skrigneg)*

- **Med ar momed-mañ** : Mais pour le moment ; **'N ur momant, laron ket la tin ket, med ar momed-mañ n'on ket 'vid dond** : Dans un moment, je ne te dis pas que je ne viendrai pas, mais pour le moment je ne peux pas venir *(Skrigneg)*
- **Ur momed a oa** : Il y avait une période ; **Pudur ur momed a oa, me leske 'nê in libert(e) un tamm, sete houzh 'h ee da zoiñ ba'h ar gwasked** : Puisqu'il y avait une période, je les laissais un peu en liberté, elles allaient donc pondre à l'abri du vent *(Skrigneg)*
- **Ur moman (vo/ho)** : Il viendra un moment ; **Goud(e) no gwraet ar pajou toud-ar-jeu, ur moman ho ha (e)n-em ga(v)o** : Après qu'il eut réalisé les pas et tout le tintouin, il viendra un moment où il se trouvera *(Plourac'h)*

**MOND** [mɔ̃n-t] : [vx. br. ***minet*** ; ***monet*** 1499] vb. (p.p. **aet** [ɛ:d-t] [ɛj(d-t)] **vaet** [vɛ:d-t] **weit** [wɛjd-t]) ; Aller / Devenir / Se déplacer / Partir / & Partir (mourir) (cf. **KÊ**)

**Mond a ran** [mɔ̃nərɑ̃n] : Je viens ; **Hag an dra-he zo aet e brezhoneg…** : Et c'est devenu en breton… *(Plouïe)* ; **Penaos 'h a Mari ? – Oh ! Mad a-walc'h** : Comment va Marie ? – Oh ! Plutôt bien *(Skrigneg)* ; **Goûd a-walc'h a ouien neu'n ha oa-hi prest d'ond** : Je savais alors bien qu'elle était prête à partir (mourir) *(Skrigneg)* ; **Da Vontroulez ah añw 'e** : Je vais aussi à Morlaix *(Plouïe)* ; **Ha oa weit !** : Et elle partit *(Kergrist)* ; **Ar vamm hag an tad a'h ee d'ar park da labour(a)d** : Ma mère et mon père allaient travailler au champ *(Skrigneg)* ; **Beb bro na hi gomz da… Ma 'h eet da Hourin ah(e), oa ket meh-mod 'vel pé 'h eeh da Skrigneg** : Chaque coin avait son mot pour… Si vous alliez là à Gourin, ce n'était pas pareil que lorsque vous alliez à Scrignac *(Kareis)* ; **Ah nondedïe !!! Ha yoñw ket da labourad ti un dèn hag a reproch dé mé merc'h pezh zeb, pezh meus laket dèi ba hi flad !** : Ah nom de Dieu ! Je ne vais pas travailler chez une personne qui reproche à ma fille ce qu'elle mange, ce que je lui mets dans sa gamelle ! *(Sant-Wazheg)* **Mond a ran da gontañ tro person Bolazeg dec'h** : Je vais vous raconter ce qui est arrivé au recteur de Bolazeg *(Skrigneg)* ; **Mond a rin hir-ma-hall, keid vein lesket** : Je continuerai aussi longtemps que je pourrai, tant qu'on me laissera faire *(An Uhelgoat)* ; **Oh ! Aet a-walc'h vijen, med meus ket (a) zilhad d'ond !** : Oh ! Je serais bien allé, mais je n'ai aucun vêtement pour aller ! *(Skrigneg)* ; **Na ouïe ket pe-lec'h mond** : Il ne savait pas où aller *(Plouïe)* ; **Hag a'h an da bêo ur bann'h gwin dit** : Et je vais te payer un verre de vin *(Skrigneg)* ; **N'a ket e-hun, war e galbouchenn (e)ma** : Il ne se déplace pas tout seul, il se déplace à quatre pattes (pour un enfant) *(Plouïe)* ; **Me zo hond da zeb ur hinowad** : Je vais manger une bouchée *(Skrigneg)* ; **Bon ! 'Hond d'o(be)r pet(r)a (e)mout ahe bremañ ?** : Bon ! Qu'est-ce que tu vas faire là maintenant ? *(Plourac'h)* ; **(A-)benn arc'hoazh eh in otro-person** : J'irai demain monsieur le recteur *(Lokmarïa)* ; **Mond da bourc'h Plonee** : Aller au bourg de Plonevez *(Landelo)* ; **Mi faota din mond** : Je dois y aller *(Kergrist)* ; **Med eürusamant ! Pemp pe c'hwec'h la so, seizh la so, n'añw ket kin pugur meus ket kapassite** : Mais heureusement ! Il y a cinq ou six ans, sept ans que je ne vais plus puisque je n'ai plus la force *(Skrigneg)* ; **An heñi oa é hond da sevel da zigentañ toud** : Celle qu'il allait construire au tout départ *(Landelo)* ; **Mond a remp trankil, doussig** : On allait tranquillement, tout doucement *(Plouïe)* ; **An dez-all a oa aet da gafeal** : L'autre jour elle était partie prendre un café *(Ar Fouillez)* ; **Bremañ (e)mon hond da brenañ bleud da Gastellin** : Je vais maintenant aller acheter de la farine à Châteaulin *(Landelo)* ; **N'ees ket da brenañ !** : N'achète pas ! *(Skrigneg)* ; **Pa n'out ket (e)vid mond kin** : Quand tu ne peux plus avancer *(Skrigneg)* ; **Amañ 'h i d'ober da di neve ?** : Tu feras ta nouvelle maison ici ? *(Berrien)* ; **Demp en-dro da Genevelen neuhe** : Retournons donc à Quinimilin *(Plouïe)* ; **Hemañ vé 'hond d'an ospital** : Il va (de temps en temps) à l'hôpital *(Berrien)* ; **Ah ! N'on ket bet barzh ar c'horn-mañ c'hoa(zh), yan da sell deuh an traou** : Ah ! Je ne suis encore jamais allé dans ce coin-là, je vais aller voir tout ça *(Plonee)* ; **Oh, n'oa ket hond d'ober** : Oh, il n'allait pas faire *(An Uhelgoat)* ; **Aet é da Baris** : Il est parti à Paris *(Skrigneg)* ; **Ma hechen ba'h an ilis ahe hi-se, daoust hag-añw a teufe i(v)e ?** : Si j'allais dans l'église là comme ça, est-ce qu'elle me suivrait aussi ? *(Berrien)* ; **Deus Naoned é aet ga ur bato !** : Elle est partie de Nantes en bateau ! *(Plouïe)* ; **(A-)bénn teuy naon domp, nom yehe d'ar gusun** : Quand nous aurons faim, nous irons à la cuisine *(Laz)* ; **'Hond da greis-te (e)ma** : L'heure de midi approche *(Skrigneg)* ; **'Hond da gresk hi zud (e)ma** : Elle va accoucher *(Poullaouen)* ; **Nann 'h añw da lared…** : Non je vais le dire… *(Karais)* ; **N'yein ke(t) morse ba o di** : Je ne mettrai jamais les pieds chez eux *(Pleiben)* ; **Med mod-all n'eer ket 'ha da gaou(d) ar baotred, oh nann ! Opala !** : Mais autrement on n'allait pas trouver les garçons, oh non ! Hopala ! *(Skrigneg)* ; **Matresse é poent domp mond 'e ?** : Il est peut-être aussi temps pour nous de partir *(Plouïe)* ; **Me meus ket bet gwelet, sete yon ket da lar doc'h** : Moi je n'ai pas vu, je ne vais donc pas te dire *(Pleiben)*

- **Aet ba'r li** : Poivrot (-e) ; **Hag oa ur verc'h ene, aet ba'r li (iv)e** : Et la fille là, poivrote également *(Poullaouen)* ; **Aet é ba'r li** : C'est un poivrot *(Poullaouen)*
- **Aet e benn da c'hoari boullou** : Il a perdu la boule / Il est devenu fou *(Ar Fouillez)*
- **An eil n'a ket (a-)nes egile** : L'un ne va pas sans l'autre ; **Kar an eil n'a ket nes egile, red é dê o-dow mond assames** : Car l'un ne va pas sans l'autre, il leur faut tous les deux aller de concert *(Plourac'h)*
- **A-neve aet** [nev'ɛ:d-t] : Parti récemment ; **Oh nondidïe ! 'Nev' aet out ahane !** : Oh nom de Dieu ! Tu viens juste de partir de là ! *(Skrigneg)* ; **Petra ?! 'Nev' aet ahane ?!** : Quoi ?! Récemment parti de là ?! *(Skrigneg)*
- **An traou 'h a en-dro** : C'est en pleine activité ; **Toud an tïer neve zo gwraet ahe, ar re-he zo gwraet diboe tr(i)-ugent la ha pemp ha hanter-kant, beked *70* ! An traou 'h ee en-dro, paotr-kaezh !** : Toutes les maisons neuves qui sont faites là, elles le sont depuis les années soixante et cinquante-cinq, jusqu'à 70 ! C'était en pleine activité, mon pauvre ! *(Skrigneg)*
- **Be o hond** : Partir (être en train de le faire) ; **'Hond deja (e)mout ? Daon ! Koulskoude é a-bred c'hoazh !** : Tu pars déjà ? Pourtant il est encore tôt ! *(Skrigneg)*
- **Be o hond d'hond** : Y aller ; **Ha egile lar din ma (e)mon 'hond d'hond** : Et l'autre me dit que je vais aller *(Plonee)*
- **Be o hond ha tond** : Être en train d'aller et venir ; **Hag hezh oa deut neuhe mechañs da aneo (aha)namp ha me vise hond ha tond ato d'ober ma missionou** : Et il avait sûrement fini par nous reconnaître moi qui allais et venais tout le temps pour faire mes missions *(Ar C'hastell-Ne)*

- **Bremañ zo hond da veañ** : Ça va faire maintenant ; **Prenet ma (a)nèi bremañ zo 'hond da veañ tri bla so** : Je l'avais achetée, ça va faire maintenant trois ans *(Karnod)*
- **Da vond / Da hond / D'ond** : Pour aller ; **Gwech-all d'hond d'ar vourc'h** : Autrefois pour aller au bourg *(Landelo)*
- **Demp ! / Damp !** [dɛm(p)] [dɑ̃m(p)] : Allons ! ; **Bon ! Demp duzhtu neuhe !** : Bon ! Alors allons-y tout de suite ! *(Skrigneg)* ; **Damp ur c'hrogad gad an hent, damaï vo gwelet da be-lec'h e yafe** : Allons un bout de chemin, tout à l'heure on verra où nous irons *(Plonee)* ; **Vé ket laret domp mond d'hom lein ! Damp da wel pet(r)a zo digoueet !** : On ne nous dit pas d'aller déjeuner ! Allons voir ce qui est arrivé ! *(Landelo)* ; **Ale damp 'ta ba'r c'hrow !** : Allez, allons donc dans la crèche ! *(Karnod)* ; **Ale ! Demp 'ta neuhe** : Allez ! Alors allons donc ! *(Plouïe)* ; **Damp neu'n ! Damp dé wel (a)nèi c'hoazh a-raog mond d'ar gêr 'ta ! Matre'n mo emm un taol-laňs** : Alors allons ! Allons encore la voir avant d'aller à la maison ! J'aurai peut-être besoin d'un coup de main *(Kleden)*
- **D'ond (/da vond) ha da zond** : Pour aller et venir ; **D'ond ha da zond d'ar park a'h ees war-gein ar c'heseg** : Pour aller et venir au champ, tu allais souvent à dos de cheval *(Skrigneg)*
- **Dond ha mond maes** : Rentrer et sortir ; **Amañ 'gi-mañ oa ar speuradenn da zond ha d'ond maes deuh an ti** : Ici-même il y avait le couloir cloisonné pour rentrer et sortir de la maison *(Kolloreg)*
- **Dor d'ond er-maes** : Porte de sortie ; **Hag a oa un noñr d'ond er-maes dre a-dreñw !** : Et il y avait une porte de sortie par l'arrière ! *(Skrigneg)*
- **Mond + *ad.*** : Devenir + *ad.* ; **Aet é blod ar patates** : Les patates sont devenues molles *(Plouïe)* ; **Aet é gweñwn ar patates** : Les patates sont devenues malléables *(Plouïe)* ; **Aet oun flep…** : Je ne suis pas dans mon assiette *(Plouïe)* ; **Ya ! Med 'kondissïon n'o ket tennet (a-)ziganin pé 'o aet bras** : Oui ! Mais à condition qu'elle ne me soit pas enlevée lorsqu'elle aura grandi *(Plourac'h)* ; **Heñ zo aet treut, n'eus kimed an Ankou deusountoñ, un dèn diskard** : Il est devenu maigre, ce n'est plus qu'un sac d'os, une personne décharnée *(Kolloreg)* ; **Mond a ran sod pa 'h an da weled ar parkeier, sod !** : Je deviens folle quand je vois les champs, folle ! *(Ar Fouillez)*
- **Mond + *ad.* kuit** : Partir + *ad.* ; **Ha petram un' hag a'h a fachet 'e kuit a lare : Skubi ket da di war ma lerc'h 'med-kin !** : Et sinon quelqu'un qui partait fâché disait : Je ne remettrai plus les pieds chez toi ! *(Skrigneg)*
- **Mond an tan barzh** : Prendre feu ; **Ha poent é din lared d'ar ramonêr d'ond, kar hü(i)l zo ba'r chumin(al) ! 'Benn ar fin 'h ey an tan barzh** : Il est temps que je dise au ramoneur de venir, car il y a de la suie dans la cheminée ! Pour finir ça prendra feu *(Kleden)*
- **Mond a-peu-prè propr** : Aller à peu près bien ; **Goud(e) 'h een a-peu-prè propr pugur oan chomet ba'r yêr, med bet meus poan** : Après j'allais à peu près bien puisque je restais à la maison, mais j'ai eu du mal *(Kallag)*
- **Mond a ra** : Ça va ; **Mond a ra mad a-walc'h** : Ça va assez bien *(Landelo)* ; **Brem(añ) 'h a mad an traou (a)darre** : Maintenant tout va bien de nouveau *(Skrigneg)* ; **Mond mad a ra (an traow / ar jeu)** : Les affaires vont bien *(Kergrist)* ; **Boñ, ar siri e-tal ar wazh-se, beñ an dra-he n'ee ket mad en mod e-bed !** : Bon, la scierie près de ce ruisseau, ben ça n'allait pas du tout ! *(Ponvel)* ; **Mond a ra mad ? Braw é an amzer ? – Ya, hirio vo ket (a) hlô !** : Ça va bien ? Le temps est beau ? – Oui, il n'y aura pas de pluie aujourd'hui *(Lannedern)*
- **Mond a ra adarre** : Ça repart ; **Pé deues ha (e)n-om ga(v)es ba'r penn vije cheñch tu daoñ hag a'h ee adarr(e)** : Lorsque tu venais et te retrouvais au bout on lui changeait de sens et ça repartait *(Berrien)*
- **Mond a ra i hinou en-dro** : Il parle sans cesse ; **Ah ! Houzh 'h a hi ginou en-dro papred !** : Ah ! Elle parle sans cesse en tout cas ! *(Plouïe)*
- **Mond a-raog** : [***monet arauc*** 1499] Devancer / Avancer ; **Beñ ar vamm-gozh ha me 'h a d'hond a-raog** : Bon, la grand-mère et moi allons devancer *(Plouïe)* ; **An de war-lerc'h pé na staget 'naoñ oa chomet war-lerc'h oa, n'ee ket war-raog, n'ee na raog na dreñw !** : Le lendemain lorsqu'il l'avait attachée, elle resta derrière, elle n'avançait pas, elle n'avançait ni ne reculait ! *(Poullaouen)*
- **Mond a-raog e dro** : Partir prématurément ; **Heñw oa ket parfed a-walc'h, aet é (a-)raog e dro** : Il n'était pas d'assez bonne constitution, il est parti prématurément *(Skrigneg)*
- **Mond a ra pemp boem ga'n ar** : La charrue prend cinq sillons *(Poullaouen)*
- **Mond a ra toud an hent gantoñ** : Il prend toute la route (en titubant d'ivresse) *(Berrien)*
- **Mond ar rew war *u(d)b.*** : Être atteint par le gel ; **Ar mo(d)-se ma teu rew ha pa vé sa(v)et dou(a)r d'ar patates n'a ket rew warne ken vounnus** : Comme ça si le gel arrive, lorsqu'on bute les patates, le gel ne les atteint pas aussi vite *(Skrigneg)*
- **Mond assames** : Aller de concert ; **Kar an eil n'a ket nes egile, red é dê o-dow mond assames** : Car l'un ne va pas sans l'autre, il leur faut tous les deux aller de concert *(Plourac'h)*
- **Mond assames ga *ub.*** : Accompagner *qqn.* / Aller avec *qqn.* ; **N'on ket 'vid mond (a)ssames ganes** : Je ne peux pas t'accompagner *(Skrigneg)*
- **Mond avañsoc'h (e)vid** : S'avancer plus loin que ; **D'ar C'hastell-Ne, oh ! 'H aen ket avañsoc'h 'vid Ar C'hastell-Ne** : À Chateauneuf-du-Faou, oh ! Je ne m'avançais pas plus loin que Chateauneuf-du-Faou *(Kolloreg)*
- **Mond ba e retred** : Prendre sa retraite ; **François zo aet ba e retred** : François a pris sa retraite *(Plouïe)* ; **Oh ! Toujust ma oa aet ba i retred, yao ! Aet oa-heñw ba i retred** : Oh ! Tout juste s'il était avait pris sa retraite, si ! Il avait pris sa retraite *(Laz)*
- **Mond ba e voutou** : Ne plus oser se montrer (mot-à-mot : Partir dans ses chaussures) ; **Aet é ba e voutou** : Il n'ose plus se montrer *(Plouïe)*
- **Mond ba'n a(v)el** [môn ba'naj(l)] : Foncer ; **Hezh 'h a ba'n a(v)el** : Il fonce *(Plouïe)*
- **Mond ba'n hent (en-dro)** : (Re)prendre la route / Tailler la route ; **Poent é mond ba'n hent en-dro !** : Il est temps de reprendre la route *(Landelo)* ; **Sè ! Am(añ) é-hañw e(rr)o an he(d)-kwen(an) war-lerc'h ar c'hi, ar c'hi ya ba'n hent 'è !** : Tiens ! Ici l'essaim d'abeilles est arrivé derrière le chien, le chien taille la route aussi ! *(Laz)* ; **Me breno 'nèi toud ha ma breur a'h ey ba'n hent, petram ma breur breno 'nèi ha me 'h ey-kuit !** :

Je l'achèterai entièrement et mon frère prendra la route, ou-bien mon frère l'achètera et c'est moi qui partirai ! *(Lokarn)*

- **Mond ba-plass *ub.*** : Aller (prendre / à) la place de *qqn.* ; **'Ho kime dizroiñ toud ha 'h i ba da blass !** : Tu n'auras qu'à faire demi-tour toute et tu iras à ta place ! *(Plouïe)*
- **Mond ba'r vicher** : Entrer dans le métier ; **Me reen kim(ed) gwerzhañ, aet oan ba'r vicher go(ude)-se** : Moi je ne faisais que vendre, j'étais ensuite entrée dans le métier *(Plonee)*
- **Mond barzh** : Entrer / Gagner (élections, concours...) ; **Herpañ 'nèi d'ond barzh, me(d) ar re-h(e) ree un neizh-all...** : L'empêcher d'entrer, mais elles faisaient un autre nid... *(Laz)* ; **Oan ket bet elu an taol kentañ, me(d) an eil tro oan aet barzh** : Je ne fus pas élu le premier coup mais la seconde fois je gagnai les élections *(Kalaner)* ; **Bremañ n'eus ket moien d'ond barzh kin, me(d) ar vil(in) zo chomet ah(e) memes-mod** : Maintenant on ne peut plus y entrer, mais le moulin est resté là à l'identique *(Skrigneg)*
- **Mond brusk** : Agir brusquement ; **Ha pass mond brusk 'è, ma flas(tr) un', ar *venin* goud(e)-se, ar re-h(e) sant mad toud, ar re-h(e) teuo toud war ho korr(e) !** : Et ne pas agir brusquement non-plus, si une est écrasée, ensuite le venin, elles sentent tout bien, elles viendront toutes sur vous *(Laz)*
- **Mond buhe** : Continuer à vivre ; **Oh ! Gwassoc'h (e)vi(d) an dra-he zigouev ! Ha vé daw 'hond buhe c'hoazh** : Oh ! Il arrive pire que ça ! Et il faut encore continuer à vivre *(An Uhelgoat)*
- **Mond da + *n.*** : Devenir ; **Me 'h ay da bàeron d'i paotr** : Je deviendrai le parrain de ton garçon *(Berrien)* ; **Me oa kontant d'hond da bàeron...** : J'étais d'accord de devenir parrain *(Berrien)* ; **Me zo aet da varc'hadour-moc'h** : Je suis devenu marchands de cochons *(Plonee)* ; **Oh ! Homañ, kasimant-sur, yey da seures me bai** : Oh ! Elle, c'est quasiment sur, je te parie qu'elle deviendra sœur *(Plonee)* ; **Beked trizeg la oan bet ba'r skoul, war-lerc'h oan aet da ziwall ar saout ha neu'n da vevel !** : Je suis allé à l'école jusqu'à treize ans, après je suis allé garder les vaches et je suis devenu alors valet de ferme ! *(Kareis)*
- **Mond da + (*lieu* + da) *vb.*** : Aller faire quelque chose ; **Mond da Garais da jom** : Aller habiter à Carhaix *(Plouïe)* ; **Ar re-all oa aet d'ar park labourad** : Les autres étaient partis travailler au champ *(Plonee)* ; **Bremañ 'h an da reiñ ur yalc'had-all dec'h** : Je vais maintenant vous donner une autre bourse *(Berrien)*
- **Mond da (dad / vamm)** : Devenir (père / mère) ; **Te zo hond da dad** : Tu vas devenir père *(Skrigneg)*
- **Mond da denniñ dent** : Aller se faire arracher des dents ; **Lod ha' teue da denniñ dent ga ma zad-kozh blam dê da gaoud ur bann'h-lambig** : Certains allaient se faire arracher des dents par mon grand-père pour avoir un coup de lambic *(Skrigneg)*
- **Mond da di *ub.*** : Aller chez *qqn.* ; **Hag oan aet d'he zi deuh an nos** : Et je suis allé chez elle la nuit *(Ar Fouillez)* ; **Bremañ n'ês ket da di an dud (e)vel rêmp gwech-ell** : Maintenant tu ne vas pas chez les gens comme on faisait autrefois *(Kalaner)*
- **Mond da (fall / vall)** : Aller en s'empirant / Décliner ; **Amañ oa an traou o hond da fall gantoñ** : Là ça allait en s'empirant pour lui *(Landelo)* ; **Ha bremañ neuhe, an hini kozh, pé na bet un atak, oa aet da vall, paraliset oa bet un tamm** : Et alors maintenant, le vieux, lorsqu'il eut une attaque, il déclina, il fut légèrement paralysé *(An Uhelgoat)*
- **Mond da gaoud ar medissin** : Aller chez le médecin ; **Gwelloc'h é dit mond da gaoud ar medissin neuhe** : Il vaut mieux que tu ailles chez le médecin *(Skrigneg)* ; **Nin a'h a da gaoud ar medissin da wel deus pe-lec'h teu an dra-he** : Nous allons aller chez le médecin pour voir d'où ça vient *(Plouïe)*
- **Mond da gaoud *ub.*** : Aller retrouver *qqn.* ; **Mond a ree da gaoud he zud** : Elle allait rejoindre ses parents *(Plouïe)* ; **Setou ar c'hemener voa ket aet da gaoud (a)naoñ d'ar gêr** : Le tailleur n'était donc pas allé le retrouver chez lui *(Plonee)* ; **Peus kime mond da gaoud hezh** : Tu n'as qu'à aller le trouver *(Plonee)*
- **Mond da gass *udb.* da *ub.*** : Envoyer *qqchose* à *qqn.* / Apporter *qqchose* à *qqn.* ; **Ma n'añw ket da gass un dra bennañket daoñ, a varvo ga'r riw ha ga'n naon ha ga'r sec'hed !** : Si je ne vais pas lui envoyer quelque chose, il va mourir de froid, de faim et de soif ! *(Skrigneg)* ; **Daw daoñ mond da gass e vragou d'an eskob neuhe** : Il faut alors qu'il envoie à l'évêque son pantalon *(Plonee)* ; **Din-me zo laret ga'r patroñ mond da gassed hezh d'an eskob !** : C'est à moi que le patron a dit d'aller l'apporter à l'évêque ! *(Plonee)*
- **Mond da gerc'had *ub.* d'ar gêr** : Aller chercher *qqn.* pour le ramener à la maison ; **Aet oain da gerc'had ar saout d'ar gêr, med ne oa nekon e-bed kin ba'r park !** : J'étais allé chercher les vaches pour les ramener à la maison, mais il n'y en avait plus aucune dans le champ ! *(Plouïe)*
- **Mond da glask boued** : Aller quémander ; **Daw vo din mond da glask boued** : Il faudra que j'aille quémander *(Landelo)*
- **Mond da glask e zijuni, lein, verenn, goan** : Aller prendre son petit déjeuner, dîner, quatre-heures, souper ; **Me meus dow chachouer a teu (a-)benn arc'hoazh da glask o lein** : J'ai deux chasseurs qui viennent demain prendre leur dîner *(Plouïe)*
- **Mond da glask merc'hed** : Aller courir les filles ; **Be oa ur rumm all neuhe da-houde hag a'h ê da glask merc'hed** : Puis ils avaient donc une autre catégorie qui allait courir les filles *(Plouïe)*
- **Mond da glask ub da udb da ub** : Partir à la recherche de *qqn.* pour devenir *qqchose* pour *qqn.* ; **Me 'h ay da glask un dèn just da bàeron da'm vaotr** : J'irai à la recherche d'un homme juste pour devenir le parrain de mon garçon *(Berrien)*
- **Mond da goll** : Être dans le déclin / Péricliter / Se perdre ; **Ya med oa é hond da goll dija** : Oui mais c'était déjà dans le déclin *(Berrien)* ; **Hag o mamm oa 'h essañ kaoud an arc'hant digate ha oa war-nes mond da goll, hin(i) e-bed na reche i arc'hant** : Et leur mère essayait d'avoir l'argent d'eux qui était sur le point d'être perdu, aucun n'aurait donné son argent *(Skrigneg)*
- **Mond da gozh** : Devenir vieux ; **Tud ha' vise klemm dalc'h-mad ha 'h a da gozh « klemmus zo padus »** : Des gens qui se plaignaient constamment et qui devenaient vieux « plaintif est durable » *(Ponvel)*
- **Mond da guz (/guv)** : Aller se cacher ; **Aet an heol da guz** : Le soleil se cache *(Brasparzh)* ; **Da be-lec'h 'h in da guv ?** : Où vais-je me cacher ? *(Landelo)*

- **Mond da hesk** : Se tarir ; **Aet é da hesk** : Elle s'est tarie *(Ponvel)* ; **Hag ar feunteun mamp lak(et) ar bomp war'nèi ba'n traoñ ahe gis-s(e), houm(añ) n'ee ket dé hesk gwech (e-)bed 'nèi 'è, gwech e-bed !** : Et nous avions mis la pompe sur la fontaine en bas là comme ça, elle ne se tarissait jamais non-plus, jamais ! *(Speied)*
- **Mond da-heul (*ub.*)** : Suivre (*qqn.*) ; **Med ma'h eint toud da-heul ar sant** : Mais s'ils ont tous suivi le saint *(Landelo)* ; **Hag me oa choñj mond 'e da-heul** : Et je pensais aussi suivre *(Plonee)* ; **Ene ma ket gallet diskiñ mann e-bed, pugur oan ket kapat d'ond da heuilh ar re-ell !** : Là je ne pus rien apprendre, puisque je n'étais pas capable de suivre les autres ! *(Kallag)*
- **Mond da-heul ur plac'h** : Sortir avec une fille ; **Mi 'h a da-heuilh ur plac'h** : Je sors avec une fille *(Kergrist)*
- **Mond da kêr** : Aller en ville ; **Heb-dale 'h in da kêr** : Je vais aller en ville sans tarder *(Plouïe)*
- **Mond d'an anaon** : Rejoindre l'au-delà ; **Aet é-heñw d'an anaon** : Il a rejoint l'au-delà *(Laz)*
- **Mond da ni(n)tra** : Péricliter / Disparaître ; **Gwennek-ha-gwenneg 'h a e voutik da nintra** : Son affaire périclite sou par sou *(Plouie)*
- **Mond d'an teurc'h** : Devenir tout maigre ; **Aet é-ñw d'an teurc'h** : Il est devenu tout maigre *(Plouïe)*
- **Mond d'an traoñ** : Descendre / Aller en bas ; **Et d'an traoñ Marjannig !** : Descendez Marjannig ! *(Poullaouen)*
- **Mond d'an traoñ** : Se répandre (un liquide) ; **Me voa ur plac'h deus ar c'hampagn ha moa lâet ar lapin, torre(t) e hoûg dèoñ ha goud(e)-se tennou ar lag(ad)ou (e)vid ar gwad d'hond d'an traoñ** : J'étais une fille de la campagne et j'avais tué le lapin, lui avais brisé la nuque et ensuite enlevé les yeux pour que le sang se répande *(Sant-Wazheg)*
- **Mond d'an trec'h** : Monter / Aller en haut *(Lannedern)*
- **Mond d'ar gêr** : Aller à la maison ; **Pegur oa-hañw ket deut en-dro ba'n ti, pe aet oa-hañw d'ar gêr, petrame aet oa-hañw d'ar prijon** : Puisqu'il n'était pas revenu à la maison, ou il était retourné chez lui ou-bien il était allé en prison *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Mond d'ar parleuv** : Aller à un trot rapide *(Poullaouen)*
- **Mond da Redon** : Mourir ; **Aet é-hañw da Redon** : Il est parti à Redon (il est mort) *(Skrigneg)*
- **Mond da *udb.*** : Voler / Prendre (cf. **Dond da**) ; **Piw a'h da win ar person pa vé ket ar person ba'r yêr ?** : Qui va prendre le vin du recteur quand le recteur n'est pas chez lui ? *(Lokmarïa)* ; **War-dro mis-meurzh 'h ênt d'ar patates, teuent ket (a-)raog** : Ils volent les patates aux alentours du mois de Mars, ils ne viennent pas avant *(Plouïe)*
- **Mond da *ub.*** : Attaquer *qqn.* / Renter dans *qqn.* (fig.) / Aller (convenir) à *qqn.* ; **Ha me mond dioc'htu dezo** : Et je leur suis tout de suite rentré dedans *(Ar Fouillez)* ; **Mond dèi a-grogajou** : L'attaquer à divers reprises *(Poullaouen)* ; **Med (a-)benn ar fin, merc'hed Berrien e-se oa fachet ! Ha komañs d'ond d'ar sant !** : Mais pour finir, les femmes de Berrien s'étaient donc fâchées ! Et elles commencèrent à attaquer le saint *(Landelo)* ; **An dra-he 'h a dec'h hañ ? Ar wich-all ma gwraet un' ha pa ka(v)et mad 'naoñ** : Ça vous va hein ? La dernière fois j'en avais fait un et vous l'aviez trouvé bon *(Skrigneg)* ; **Oh ya ! P(a) oa àer(e)d vije gwel(et), me(d) brem(añ) é (a)boe é lousow(et) an traou, vé ket gwel(et) kalz kin hañ ! Pugur ma'hat ar lousou n'a ket dê** : Oh oui ! On en voyait quand il y avait des vipères, mais maintenant c'est depuis que tout a été traité, on n'en voit plus beaucoup hein ! Puisque probablement que les traitements ne leur vont pas *(Skrigneg)*
- **Mond da *ub.* en-dro** : Revenir à la charge ; **Daw din mond dèoñ en-dro da wel petra sinifi traou !** : Il faut que je revienne à la charge pour voir à quoi m'en tenir ! *(Plonee)*
- **Mond da vad** : Prospérer ; **Med deussaleg blavejou *65-66* ahe oa komañset ar labour da vond da vad** : Mais à partir des années 65-66 là le travail commença à prospérer *(Kalaner)*
- **Mond da vale** : Aller marcher / Être bazardé (-e) ; **An hent vo gwraet war-gourr(e) ar barraj, an hent basseo dreus-kàer ha' so papred tri di ha' 'h ey da vale** : La route sera faite sur le barrage, la route passera complètement en travers et il y a toujours trois maisons qui seront bazardées *(Poullaouen)* ; **Med ar re-s(e) so aet da val(e) toud pell-zo !** : Mais ils sont tous bazardés depuis longtemps ! *(Plourac'h)*
- **Mond da varch** : Fonctionner ; **Mond a ra da varch ?** : Ça fonctionne ? *(Skrigneg)*
- **Mond da-vid** : Aller chercher ; **Kê da-vid butun !** : Va chercher du tabac ! *(Pluskelleg)*
- **Mond da wreg *ub.*** : Rendre *qqn.* cocu / Se taper la femme de ; **Piw a'h a da wreg ar sakrist pé vé ket ar sakrist ba'r yêr ?** : Qui rend le sacristain cocu lorsqu'il n'est pas chez lui ? *(Lokmarïa)*
- **Mond da ziskuizhañ** : Aller se reposer ; **Ha ma 'h efen da ziskuizhañ** : Et si j'allais me reposer *(Berrien)*
- **Mond d'e lein** : Aller (dîner / petit-déjeuner) ; **Sete oamp aet d'hom lein ha hañw lar din** : On alla donc dîner et il me dit *(Plouïe)*
- **Mond deus an traoñ** : Venir d'en bas ; **Ha vaet deuh an traoñ neu'n 'ha (e)n-ur c'hwitell ha (e)n-ur ganañ** : Et alors il vint d'en bas ma foi en sifflant et en chantant *(Sant-Hern)*
- **Mond deuh e boues** : Aller à son rythme ; **Med matrehe an dud, houzoh walc'h, oagn ken rust-te war ar labour 'è ! Ahe 'h eent deuh o voues !** : Mais peut-être que les gens, vous savez bien, n'étaient pas si rudes que ça non-plus à la tâche ! Là ils allaient à leur rythme *(Skrigneg)*
- **Mond deus taol** : Se mettre à table ; **Bon mad-tre ! Mond a rañw da ho(r)tos (a)han(ou)t neuhe d'ond deus taol** : Bon très bien ! Je vais t'attendre pour se mettre à table *(Skrigneg)* ; **Ha goude vije gwraet tro ar bistroiou toud (e)vid ev(añ) ur bann'h a-benn mond deus taol** : Et ensuite on faisait le tour des bistros pour boire un coup avant de se mettre à table *(Plourac'h)*
- **Mond d'ober ga'r sec'hed** : Tenir (en étant) assoiffé ; **N'amp ket d'ober ga'r sec'hed mo(d)-se** : On ne tiendra pas assoiffés comme ça *(Plonee)*
- **Mond d'ond** : Partir pour venir ; **Ha 'h añw da houll digati hag a'h amp d'ond dizhtu !** : Je vais lui demander et nous partons pour venir de suite ! *(Skrigneg)*

- **Mond-dond** [mɔ̃ndɔ̃n] : Aller-retour ; **Ah nann ! Ha nign teuemp ket d'ar gêr ! Ha nign reemp ket pe'r gilometr mond-dond 'benn dond…** : Ah non ! Nous ne revenions pas la maison ! Nous ne faisions pas quatre kilomètres aller-retour pour venir… *(Brennilis)*
- **Mond droug ba ub** : Se mettre en colère ; **An dud oa aet droug barzh enne** : Les gens s'étaient mis en colère *(Poullaouen)*
- **Mond e bissiklèt** : Monter à bicyclette ; **Se ra memes-mod (e)veltout 'h o(be)r pa feus disket mond e bissiklèt** : Ça fait pareil que pour toi lorsque tu as appris à monter à bicyclette *(Plourac'h)* ; **Pa feus disket mond e bissiklèt, pé oas komañset da zond da saw warni oas kontant deja** : Lorsque tu as appris à monter à bicyclette, quand tu as commencé à tenir debout dessus tu étais déjà content *(Plourac'h)*
- **Mond e-hun maes** : Sortir de soi-même ; **Matresse 'h ay he-hun maes** : Peut-être sortira-t-elle d'elle-même *(Plouïe)*
- **Mond (e / in) + *langue*** : S'exprimer en + *langue* / Passer à + *langue* ; **Oh ! Het-ha-hed toud ken oas aet in galleg karreamant !** : Oh ! Tout du long jusqu'à ce que tu t'exprimes carrément en français *(Skrigneg)* ; **Dalve ket (a) boan kontinüiñ, oa daw mond in galleg !** : Ça ne servait à rien de continuer, il fallait s'exprimer en français ! *(Skrigneg)* ; **Mond a remp in brezhoneg fassilamant, kreis ar galleg ha surtoud ma vich(e) ket c'hoant da lared** : Nous passions facilement au breton, au milieu du français et surtout si on ne voulait pas dire *(Skrigneg)*
- **Mond d'i roud** : Reprendre sa route ; **Hag a p(a) vêr bet ur reujad mo(d)-se à stèkiñ, 'vel vije lar(e)t, pep-hi(ni) a'h ee d'i roud goude !** : Et lorsqu'on a été un moment comme ça à s'étreindre, comme on disait, après chacun reprenait sa route ! *(Skrigneg*
- **Mond en breskinn** : S'affoler (vaches, troupeau…)
- **Mond en-dro** : Démarrer / Repartir / Fonctionner / Retourner ; **Me(d) an ekonomi renk mond en-dro, mod-all vevo den e-bed !** : Mais l'économie doit fonctionner, sinon personne ne vivra ! *(Lannedern)* ; **Sete goude zo (e)n-om ga(v)et un' ha na c'hoant da lakad ur siri d'ond en-dro ene** : Ensuite donc se trouva un qui voulait y refaire fonctionner la scierie *(Ponvel)* ; **Med ma n'é ket echou peus kime echüiñ ! Nin 'h ay en-dro war-lerc'h !** : Mais si ce n'est pas fini vous n'avez qu'à finir ! Nous retournerons ensuite ! *(Landelo)* ; **Mé mamm neus ket laret nitra (a)nèi, med an de war-lerc'h n'é ket aet en-dro** : Ma mère n'a rien dit mais, le lendemain elle n'est pas retournée *(Sant-Wazheg)* ; **An neubeud kamionetennou oa 'h eent en-dro (ne)med ga gasojen** : Les quelques camionnettes ne fonctionnaient qu'au gazogène *(An Uhelgoat)* ; **Ya, da lakad ar moteur bihen d'ond en-dro** : Oui, pour faire fonctionner le petit moteur *(Skrigneg)* ; **Set' nagn renk(et) mond en-dro da gerc'hed Louis da zond d(a) denn 'nèi dê maes ga i drakteur !** : Ils avaient donc dû retourner chercher Louis pour qu'il vienne la leur extraire (la voiture du fossé) avec son tracteur ! *(Plonee)* ; **Ah ! Hennezh zo 'hond en-dro ! Oa ket gleet dit be laret din-m(e) ! Bremañ me vo gouèr à kaoseal ga'r machin-te** : Ah ! Il fonctionne ! Tu n'aurais pas dû me dire ! Maintenant je vais être timide en parlant à ce machin-là *(Skrigneg)* ; **Koulskoude, gwel(e)t meus a'ha ! Ar vil(in) gozh ahe 'hond en-dro, an hi(ni)-kozh oa ahe ouïe laka(d) 'nèi d'ond en-dro** : J'ai pourtant vu le vieux moulin fonctionner ma foi ! Y avait le vieux qui savait le faire fonctionner *(Skrigneg)*
- **Mond en-dro adarre** : Refonctionner / Repartir (pour un tour) ; **Hag a 'lem a oa gwraet ar bir, wichou a greuñve ar bord, sell vije red hado(be)r ar bord 'benn a'h ee ar vil(in) en-dro (a)darr(e)** : Et là on faisait le bief de moulin, parfois le bord crevait, il fallait donc refaire le bord pour que le moulin refonctionne *(Skrigneg)*
- **Mond en ur vouletenn** : Aller dans un tir de boulet de canon ; **An taol-mañ 'h ay toud an traou 'n ur vouletenn ga'n a(v)el** : Ce coup-ci tout ira dans un tir de boulet de canon par le vent *(An Uhelgoat)*
- **Mond fall** : Aller mal / Mal se débrouiller ; **Med gast an traou 'h ae fall war ar maes** : Mais putain les affaires allaient mal à la campagne *(Landelo)* ; **Alïes ar yar vé suprim(et) a-raog vé aet-hei re fall 'è, ar c'hleñved…** : Souvent on supprime la poule aussi avant qu'elle n'aille trop mal, la maladie… *(Laz)* ; **Pegur ar re-all oa aet toud da labour petrame oaint aet ahann pegur ar labour yee fall** : Puisque les autres étaient tous partis travailler ou-bien étaient partis d'ici puisque le travail allait mal *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Hezh so aet fall, hezh so klañw** : Il va mal, il est malade *(Motre)* ; **Ya 'ha paotr ! Jilowet meus 'han(ou)t an di-all, n'es ket fall hañ !** : Oui mon gars ! Je t'ai écouté l'autre jour, tu te débrouilles pas mal hein ! *(Skrigneg)* ; **Aet oa-'ñw vall, vall-tre ! N'ey ket pell, 'hond dé basseal (e)ma** : Il va mal, très mal ! Il ne vivra pas longtemps, il va y passer *(Kleden)*
- **Mond feulz ba'r labour** : Travailler trop brutalement *(Plouïe)*
- **Mond flep ga'n amzer** : Souffrir du temps ; **'Benn (e)moc'h aet flep ga'n amzer, koueet an arnu war ho korr'** : Quand vous souffrez du temps, que vous êtes étouffé par la chaleur *(Laz)*
- **Mond fo(u)nnus-hardi** : (Aller / Partir) très rapide(ment) ; **Hezh oa aet founnus-hardi** : Il était parti très rapidement *(Plouïe)*
- **Mond founnussoc'h hag an a(v)el** : Filer plus vite que le vent ; **Himañ pugur e yee founussoc'h hag an a(v)el !** : Lui puisqu'il filait plus vite que le vent ! *(Plonee)*
- **Mond ga e hent** : Tracer sa route ; **Me 'h ay ga m(a) hent !** : Je tracerai ma route ! *(Berrien)* ; **Red d'an nén mond ga i hent 'vel gall !** : On doit tracer sa route comme on peut ! *(Plourac'h)*
- **Mond ga'n a(v)el** : Être emporté (-e) par le vent ; **Ha tokow ar baotred 'h ee ga'n avel** : Et les chapeaux des hommes étaient emportés par le vent *(Kergrist)* ; **Hag ar re-s(e) 'h ampeche an hesk neu'n hag ar plous é d'hond ga'n a(v)el, houïet walc'h, red vis(e) derc'hen un dra bennaket war'nê !** : Et ils empêchaient alors la laîche et également la paille d'être emporté par le vent, vous savez bien, il fallait tenir quelque chose dessus ! *(Ponvel)*
- **Mond ga'n hent** : Suivre la route / Parcourir le chemin ; **Sell 'ta, pe-seurt toufouilheg zo hond ga'n hent ahe !** : Regarde l'autre comment il est rondouillard ! *(Plouïe)* ; **Mond a ree gad an hent, i vusetenn oa war beg ur vazh war i gein ha oa 'c'hwitelled !** : Il parcourait le chemin, il portait sa musette au bout d'un bâton sur son dos et il sifflait ! *(Skrigneg)*

- **Mond ga'r goañ(w)** : Ne pas passer l'hiver (mourir) ; **(A-)benn vo trem(e)net ar skoulfad-mañ, (a-)benn-neu'n vo aet un' ga'r goañ** : Avant que l'épisode de mauvais temps ne soit passée, pour-lors il n'aura pas passé l'hiver *(Kergrist)*
- **Mond ga *ub.*** : Être emporté (-e) par *qqn. ;* **Aet é hemañ ga'n diaoul** : Il a été emporté par le diable *(Kergrist)* ; **Ar powr pa benvidika / Ga'n Diaoul e ya** : Le pauvre lorsqu'il s'enrichit / Il est emporté par le Diable *(Plonee)* ; **Haha ! Damait ma res droug damait Jañ Berleguenn zo e(rr)o prest da zond ahe ! Damait 'h i gantoñ !** : Haha ! Tout à l'heure si tu fais des bêtises tout à l'heure Jean Berlerguen est prêt à venir là ! Tout à l'heure il va t'emporter ! *(Lokmarïa)*
- **Mond gis ur sklêd** : Partir comme un voleur ; **Plego e souk ha mond gis ur sklêd d'an nec'h ga'r Ru-Neo** : Replier son bazar et partir comme un voleur en haut de la rue Neo *(Poullaouen)*
- **Mond-ha-dond** : Aller-retour ; **An dour na goust nintra din, na goust din nemed mond-ha-dond !** : L'eau ne me coûte rien, ça ne me coûte que l'aller-retour ! *(Ar Fouillez)*
- **Mond ha mond** : Aller encore et encore ; **Kàer noagn mond ha mond, da wel an trass pé tàe, gaoud a reent trass med gouest da haloupad voant ket** : Ils avaient beau aller encore et encore, pour suivre la trace quand ça venait, ils trouvaient trace, mais ils étaient incapables de courir *(Plonee)*
- **Mond hanter re-vounnus** : Aller bien trop rapidement ; **(A-)wechou vïen enervet ken-ha-kén 'h een hanter re-vounnus** : Des fois j'étais tellement énervé que j'allais bien trop rapidement *(Plouïe)*
- **Mond hebiou** : Passer (à côté) / Louper / Passer à l'as ; **Sell 'ta pe-seurt treuseulieg zo hond 'biou ahe** : Regarde le gars qui passe là-bas, il marche les pieds de travers *(Plouïe)* ; **Laurence zo hond biou gad un tamm ki blewotet** : Laurence passe avec une sorte de chien au poil rêche et ébouriffé *(Plouïe)* ; **(A-)benn ar fin oa un' hond 'biou** : Il en vint finalement un qui passa à côté *(Plonee)* ; **Ha ur wech oa Lucien 'hond 'biou ga e geseg hag e garr ha Yann a blije daoñ kestionañ** : Une fois Lucien passa à côté avec ses chevaux et sa charrette et Yann aimait questionner *(Plouïe)* ; **Ar re teue da wel aha(n)on n'eus kement-se kén med ar re-he gaoseent kemed galleg, sete ar brezhoneg zo aet (he)biou** : Il n'y a plus tant que ça de ceux qui venaient me voir, mais ils ne parlent que français, le breton est passé à l'as *(Berrien)*
- **Mond hirroc'h** : Aller plus loin (dans l'espace) ; **Boñ ! Brem(añ) a'h añw hirroc'h !** : Bon ! Maintenant je vais plus loin (changer d'endroit) ! *(Skrigneg)*
- **Mond ingal ba'r labour** : Travailler de façon régulière *(Plouïe)*
- **Mond in penn-listenn** : Aller en tête de liste ; **Me(d) goude en 83 neu'n oan aet in penn-listenn** : Mais après alors en 83 j'allai en tête de liste *(Kalaner)*
- **Mond kalz war *udb.*** : Être friand de *qqchose* ; **Med neuhe ar baotred, an dud n'eent ket kalz war ar chistr-douss !** : Mais alors les hommes, les gens n'étaient pas très friands du cidre doux ! *(Skrigneg)*
- **Mond keid (a)darre** : Repartir pour un tour ; **Ma vije us(e)t dac'h an tu-raog vije tennet-kuit ha laket an tu-dreñw deus un'-all da ramplassañ 'nê, set(e) ar bragou 'h ee keid 'darre !** : S'il était usé à l'avant on l'enlevait et on mettait l'arrière d'un autre pour les remplacer, le pantalon repartait pour un tour ! *(Ar Fouillez)*
- **Mond koste + *lieu*** : Aller du côté de ; **Meump kime mond koste Plouvorn hag ar c'hostïou-all ahe** : Nous n'avons qu'à aller du côté de Plouvorn et les alentours là *(Berrien)*
- **Mond-kuit** : S'en aller / Disparaître ; **Pé oa aet Yann kuit** : Quand Yann s'en était allé *(Landelo)* ; **Mond a ree ar c'hwenn kuit** : Les puces s'en allaient *(Skrigneg)* ; **Lar(e)t oa dê pé oagn 'hond-kuit** : Il leur fut dit lorsqu'ils s'en allèrent *(Plonee)* ; **Pet(r)a ree an owen din ? Mond-kuit pé hallen !** : Que me faisait la peur ? Partir lorsque je pouvais ! *(Plouïe)* ; **An tad oa aet-kuit, ar yont(r) oa aet-kuit 'è ha kalz re-all** : Le père était parti, l'oncle était parti également et beaucoup d'autres *(Laz)* ; **Ar re-all rafont ket, pugur ma yay ket ar baotred kuit, ar merc'hed yay** : Les autres ne feront pas, puisque si ce n'est pas les hommes qui s'en vont, ce sera les femmes *(Lannedern)* ; **Hag a na gwel(et) an Ankou hond-hoñ kuit gad ur sell dipitus !** : Et il vit l'Ankou s'en aller en (lui) jetant un regard dépité ! *(Berrien)* ; **Pé vein deut kreñw a-walc'h, nin yay-kuit hon-dow !** : Quand je serai assez fort nous nous en irons tous les deux ! *(Plonee)* ; **Yay ket kuit (a)nèoñ** : Il ne partira pas *(Plonee)* ; **Gwelet meus ar gavotennou zo hond-kuit** : J'ai vu les gavottes qui disparaissent *(Plourac'h)* ; **Surtoud é red dê moned toud kuit** : Surtout qu'il leur faut tous partir *(Skrigneg)* ; **Mallezh toue ! Aet é kuit c'hoazh... Lorgnaj ! Aet (a)darr(e) kuit ! Loustoni !** : Nom de Dieu ! Elle est encore partie (mouche)... Saloperie ! Encore échappée ! Saleté ! *(Plonee)* ; **Hag un de(v)ezh pé oa aet ar person oa aet-kuit deus Uhelgoat** : Et un jour lorsque le recteur partit de Huelgoat *(An Uhelgoat)*
- **Mond mad ar jeu etresse** : Aller bien entre eux ; **N'ee ket mad ar jeu 'tresse kin** : Ça n'allait plus entre eux *(Skrigneg)*
- **Mond mad ga *ub.*** : Être en bons termes avec *qqn.* ; **Kar ma n'añw ket re vad ganec'h : Ga ho mad, me 'h a mad !** : Car si je ne suis pas en très bons termes avec vous : Avec votre fils, je le suis ! *(Skrigneg)*
- **Mond maes** : Aller dehors / Sortir
- **Mond mew** : Se saouler ; **Oh n'é ket daw mond ker mew !** : Oh ce n'est pas obligé de tant se saouler ! *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Mond + *n.*** : Devenir + *n.* ; **Mé mamm, pad ar bresel, pé oa mé sad prisonier voa daw dèi mond divizhoures ba'r fermachou** : Ma mère, pendant la guerre, lorsque mon père était prisonnier il lui fallait devenir journalière dans les fermes *(Sant-Wazheg)* ; **Houzh zo aet seures !** : Elle est devenue bonne sœur *(Ar C'hloastr-Pleiben)*
- **Mond pell** : Aller loin / Vivre longtemps ; **Yefeh ket pell !** : Vous n'irez pas loin ! *(Plonee)* ; **Mechañs yef(e) pell c'hoazh !** : On espère qu'il vivra encore longtemps ! *(Laz)* ; **An heñi gouev ba krabanou hezh, beñ heñ n'a ket pell hañ !** : Celui qui tombe entre ses mains ne va pas loin hein ! *(Plouïe)* ; **Neus ket kalz yec'hed 'naoñ, me(d) heñ 'h ey pell memes-tra !** : Il n'a pas beaucoup de santé, mais il vivra longtemps quand-même *(Kleden)* ; **'Re Skrigneg amañ, 'benn mond d'an diskotek vé red dê mond pell heñ !** : Ceux de Scrignac ici, il faut qu'ils aillent loin pour aller en discothèque ! *(Pluskelleg)*

- **Mond pell ga *udb.*** : Faire longtemps avec *qqchose* ; **Ha lod lemmèh 'nê ur wech ha 'h eeh pell gante ha lod-ell, 'benn pise gwraet tri-pe(va)r metr gante, vïe red dec'h hadlemm(añ) 'nê c'hoazh 'è** : Et certaines d'entre elles, vous les aiguisiez une fois et vous faisiez longtemps avec et d'autres, d'ici que vous ayez fait trois-quatre mètres avec, il vous fallait les aiguiser à nouveau *(Karais)*
- **Mond prim ba'r labour** : Travailler de manière organisée *(Plouïe)*
- **Mond re gér** : Devenir trop cher ; **Ha p(é) oa aet re gér da glask (a)nèoñ** : Et quand ça devint trop cher de le chercher *(Kolloreg)*
- **Mond re war *udb.*** : Abuser de *qqchose* ; **War ar c'hrampouzh n'an ket re** : Je n'abuse pas trop des crêpes *(Plouïe)*
- **Mond-roud** : Prendre la route / Partir ; **Oh ! Aet é ar saout roud ?** : Oh ! Les vaches sont parties ? *(Karnod)* ; **C'hwec'h la oan pé oan aet-roud, aet pañsïon** : J'avais six ans lorsque je suis partie, partie en pension *(Ponvel)* ; **Roiñ a ree da hoûd d'an dud ma oa o hond-roud** : Il faisait savoir aux gens qu'il allait prendre la route *(Landelo)* ; **Ar vamm-gozh pa oa kollet he venn gati oa klask mond-roud bemde** : Lorsque la grand-mère a perdu la tête elle cherchait tous les jours à partir *(Plouïe)* ; **Me ma owen kad owen vïe aet-roud ba ma gwele** : J'étais effrayée de peur qu'il taille dans mon lit *(Plouïe)* ; **Ha jomeè un nos 'ha ha 'h ee roud goud(e)-se ha tàe en-dro (a)darre 'vat** : Et il restait une nuit ma foi et prenait la route ensuite et revenait alors encore ! *(Lokmarïa)* ; **Ah ya ! « Ba'n hent » ya vïe laret d'an heñi a'h ee-roud** : Ah oui ! « En vadrouille » oui on disait de quelqu'un qui prenait la route *(Poullaouen)*
- **Mond skuizh** : Se fatiguer / En avoir marre ; **Me 'h a skuizh d'ober an dra-he** : Ça me fatigue de faire ça *(Plouïe)* ; **Houzh so ur vel'-gafe, aet oun skuizh gati !** : C'est un moulin à paroles, elle me fatigue ! *(Plouïe)* ; **Oy ! Mé vïe aet skuizh 'benn-bremañ !** : Oh ! Moi j'en aurais marre à présent ! *(Plonee)* ; **Aet é deja skuizh selled, neus gwelet tro-walc'h !** : Elle en a déjà marre de regarder, elle a vu assez ! *(Skrigneg)* ; **'Benn (ar) fin a'h ees-skuizh** : Tu te fatigues à la fin *(Plouïe)*
- **Mond skuizh war an douar** : Être fatigué d'exister ; **Ha soufrañ ree ga'r boan, aet skuizh war an douar** : Il souffrait à cause de la douleur, il était fatigué d'exister *(Kolloreg)*
- **Mond tew** : S'épaissir / Grossir ; **Pudur ar c'hoaien, 'n-ur yinañ, a'h ee tew ha teue toud war-gourr(e) ar laezh** : Puisque la crème, en refroidissant, s'épaississait et remontait à la surface du lait *(Skrigneg)*
- **Mond tost da** : Se rapprocher de (sens propre) / Être presque ; **Aet é tost da greis-te** : Il est presque midi *(Plouïe)* ; **Pigur gwech-all an dud 'h ee tost d'ar loned (e)n-ur horo (a)nê** : Puisque autrefois les gens se rapprochaient des animaux en les trayant *(Sant-Wazheg)* ; **N'es ket tost d'an diot-se !** : Ne t'approche pas de cet idiot *(Poullaouen)*
- **Mond traou da *ub.*** : Se prendre des trucs (se faire jeter des trucs dessus) ; **Eh ! Tri pe be(va)r oa aet traou dèoñ sè !** : Eh ! Il s'était pris des trucs de trois ou quatre (gars) tiens ! *(Laz)*
- **Mond tre (da) beked** : Aller (exactement) jusque ; **Ar stêr-se 'h a tre da-beked Brennilis** : Ce fleuve-là va jusqu'à Brennilis *(Plouïe)*
- **Mond treus** : Aller de travers ; **Sell anê fout ba p(e)-lec'h ! Sell deuh en i amzer weli toud an traou tond maes deus an douar, toud pezh zo glas zo reud, war-lerc'h vegn aet treus matresse med…** : Regarde-les peu importe où ! Regarde selon sa période tu verras tout ce qui sort de la terre, tout ce qui est vert est raide, ensuite ils vont peut-être de travers mais… *(Karais)*
- **Mond *ub.* gantoñ** : Prendre *qqn.* / Voler (animal) ; **Aet ar yar ga'r lou(a)rn** : Le renard a pris la poule *(Plouïe)* ; **Aet ar marc'h ga'r làer !** : Le voleur a pris le cheval ! *(Plonee)* ; **Med (e)ma-hi ket ahe, aet é ga'r lou(a)rn** : Mais elle n'est pas là, le renard l'a prise *(Landelo)*
- **Mond *udb.* gantoñ** : Chiper *qqchose* / Dérober *qqchose* / Apporter *qqchose* / Emporter *qqchose* ; **Aet ar gwign ga Yann** : Yann a chipé la brioche *(Plonee)* ; **Be oa hini mad ha hini vall, kalz douar oa aet gate, med me n'ounn ket pegement** : C'était du bon et du mauvais, ils prirent beaucoup de terres, mais je ne sais pas combien *(Brennilis)* ; **Bremañ du-mañ vo ket daw kaoud keuneud pegur 'h a ma c'heuneud ga'r làer** : Dorénavant chez moi il ne sera plus nécessaire d'avoir des branchages puisque mes branchages sont dérobés par le voleur *(Plonee)* ; **Ha me, pa 'h een da ziskiñ gwrïad, a'h ee laezh ganiñ hag un tamm amann, ah(e) vije kontant !** : Et moi, lorsque j'allais apprendre à coudre, j'apportais du lait et un peu de beurre, là elle était contente ! *(Skrigneg)* ; **Hag ar person ra keme(d) kanañ ha ga hezh 'h a toud an arc'hant ! Ha ni zo 'h o(be)r ar labour 'è !** : Le recteur ne fait que chanter et c'est lui qui emporte tout l'argent ! Et nous faisons également le travail ! *(Skrigneg)*
- **Mond *udb.* ga *ub.* diwar *ulb.*** : Prendre quelque chose d'un endroit ; **Ar c'hoat mad oa aet gantoñ toud diwar ar ferm 'barzh na gwerzhet (a)nèi, amañ voa gwe war ar ferm hardïoc'h** : Il avait pris tout le bon bois de la ferme avant de la vendre, il y avait ici plus d'arbres sur la ferme *(Speied)*
- **Mond *udb.* war e gein gantoñ** : Porter *qqchose* sur son dos ; **Da (ho)veled 'nèi, ar re-he vije da-heul ha war o c'hein 'h ee ar morzhol hag an anve gate** : Pour la battre, ils étaient ensuite et ils portaient sur leur dos le marteau et l'enclume *(Berrien)*
- **Mond ur bann'h traou gantoñ** : Prendre un coup à boire ; **Oh daon ! Ur bann'h kafe 'h ay ganeh !** : Oh diantre ! Vous prendrez bien un coup de café ! *(Skrigneg)*
- **Mond war ar labour** : Se mettre au travail ; **Ha oa deus taol 'ev(añ) ur bann'h-kafe 'benn mond war ar labour 'è !** : Et il était à table à boire un café avant de mettre aussi au travail ! *(Skrigneg)*
- **Mond war ar listenn** : Se mettre en liste ; **Ar wech kentañ oan aet war ar listenn oan aet *en 71*** : La première fois que je me suis mis en liste, c'était en 71 *(Kalaner)*
- **Mond war ar progrè** : Adhérer au progrès ; **Mond un tammig buannoc'h (e)vid ar re-all war ar progrè** : Adhérer un peu plus vite que les autres au progrès *(Plouïe)*

- **Mond war benn e zowlin** : Se mettre à genoux ; **Med 'vitoun-me an dra-he so lipouserezh ! N'efen ket war benn ma dowlin da gaoud an dra-he !** : Mais pour moi c'est de la friandise (sans valeur) ! Je ne me mettrai pas à genoux pour en avoir ! *(Skrigneg)*
- **Mond war-bennsowtin** : S'égarer ; **(Aet é / Hezh so aet) war-bennsowtin** : Il s'est égaré *(Skrigneg)*
- **Mond war dow zañvad** : Devenir complètement raide, défoncé, bourré ; **Aet é war dow zañvad** : Il est complètement défoncé (il ne sait même plus où il va) *(Plouïe)* ; **Aet é war dow zañvad, kollet neus e ardremmes gantoñ** : Il est défoncé (trop bu), il a perdu la boule *(Pleiben)* (cf. **SOWZANAÑ**)
- **Mond war-dreñw** : Reculer ; **Ha (a-)benn oa deut d(a) sikour oa laket ar marc'h d'ond war-dreñw** : Et quand il vint secourir, on fit reculer le cheval *(Kleden)*
- **Mond war-droad** : Aller à pied ; **Ha nin 'h ay war-droad** : Et nous irons à pied *(Plouïe)* ; **Me 'h ee war ma zroad ahann, 'h ee da bemp eur hanter pe da c'hwec'h eur, pevar gilometr bennaket reen d'ond da labourad** : J'allais à pied d'ici, j'allais à cinq heures ou à six heures, je faisais quatre kilomètres et quelques pour aller travailler *(Brennilis)*
- **Mond war e boues** : Avancer lentement ; **Hezh 'h a war e boues** : Il avance lentement *(Plouïe)*
- **Mond war e gis** : Revenir sur ses pas ; **(A-)benn oa vaet an hucher war i gis ga(v)e ket kin an hent da sortïal deus kêr** : Quand l'huissier revint sur ses pas il ne trouvait plus la route pour sortir du village *(Kleden)* ; **Ha (a-)benn digoueet ba penn-ell deus an ant neu'n, neuhe é daw doc'h mond war ho kis hañ !** : Et donc avant d'arriver à l'autre bout du sillon il te faut donc revenir sur tes pas hein ! *(Kleden)*
- **Mond war e gont (e-hun)** : Se mettre à son propre compte ; **Un' deus Berrien hag egile zo aet da Blougoun hag e-se oaint aet o-dow war o gont 'è** : Un de Berrien et l'autre parti à Plougonven et ils partirent donc aussi à leur compte *(Skrigneg)* ; **Ya, oblijet a-benn oan aet war ma gont vis(e) daw o(be)r un tamm deus toud** : Oui, j'étais obligé avant que j'aille à mon compte, il fallait faire un peu de tout *(Lokarn)*
- **Mond war e goste** : Devenir bancal ; **Daon ! An daol 'h a war hi c'hoste !** : Dam ! La table devient bancale ! *(Skrigneg)*
- **Mond war e labour** : Se mettre au travail ; **D'an daou-lamp oa aet war e labour** : Il s'était mis au travail au galop *(Plouïe)*
- **Mond war-eñwn ga *udb.*** : Faire *qqchose* droit ; **Kês war-eñwn ga'r rijenn !** : Fais la rangée droite ! *(Plouïe)*
- **Mond war e vicher** : Exercer son métier ; **Ar re nôa ur vicher (a-)raog pé yeent di, ar re-he oa aes dê ! Ar re-he nôagn kimed goull mond war o micher ha sete ar re-he nôa ur vicher ha' gontinüe pet(r)a !** : Ceux qui avaient un métier avant qu'ils n'y aillent, c'était facile pour eux ! Ils n'avaient qu'à demander à exercer leur métier, ils avaient donc un métier qu'ils continuaient quoi ! *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Mond war-gasti** : (s') Amaigrir ; **Krog oa'i da ve sterd da vagañ, mond a ra war-gasti** : Elle devient dure à nourrir, elle s'amaigrit *(An Uhelgoat)*
- **Mond war-wel** : Apparaître ; **Ha me yey d'o(be)r un atak (e)vi(d)oc'h, n'o ket doc'h d'hond war-wel ha me vrevo toud ar re-he-all** : Et j'irai faire une attaque pour vous, vous n'aurez pas à apparaître et je briserai tous ces autres-là *(Plonee)*
- **Mond war-raog** : Avancer / Aller de l'avant ; **N'ey ket-hè war-raog !** : Ils n'avanceront pas ! *(Kleden)* ; **Botes-ha-botes 'h ant war-raog** : Ils avancent d'un même pied *(Poullaouen)* ; **Mod-ell n'efent ket war-raog !** : Sinon ils n'avanceraient pas ! *(Plourac'h)* ; **Sete oa laret demp neuhe mond war-raog** : On nous disait donc d'avancer *(Plouïe)* ; **Naw, dowzeg botesad gante 'hond war-raog** : Avançant à la fois la longueur de neuf ou douze pieds *(Poullaouen)* ; **Dow zevezh mond war-dreñw dalveont ket un devezh mond war-raog** : Deux journées à reculer ne valent pas une journée à avancer *(Plouïe)* ; **Du-m(añ) oa ur fouet hag a vije rôet un tamm taol dê ha neuhe 'h eent war-raog** : Chez moi il y avait un fouet, on leur donnait un petit coup et alors ils avançaient *(Skrigneg)* ; **Hag ar marc'h, heñw zerc'h d'ond war-raog ha ma 'h a donnoc'h barzh, eh beñ jomo ahe gis-se...** : Alors que le cheval, il continue d'avancer et s'il va plus profondément, eh ben il y restera... *(Kleden)* ; **Pep heñi lare pezh na c'hoant da wel pe-naos oa moien demp d'ond war-raog (a)ssames** : Chacun disait ce qu'il voulait pour voir comment on pouvait aller de l'avant ensemble *(Kallag)*
- **Mond war sowzanañ** : Se désorienter ; **Aet é war sowzanañ** : Il est désorienté *(Speied)*
- **Mond war *udb.*** ; Aller sur quelque chose (manger) ; **Hañ wei ! Oa ket moien mond war 'n amann 'ta** : On ne pouvait pas manger le beurre ma foi *(Plouïe)* ; **Ar c'hazh n'a ket war ar re-s(e)** : Le chat ne les mange pas *(Ponvel)*
- **Mond war-vaes** : Aller aux toilettes *(Plouïe)*
- **Mond war-well** : S'améliorer / Aller en s'améliorant ; **War-well a'h ee be-vech !** : Il s'améliorait chaque fois ! *(Landelo)* ; **Pe-naos 'h a da wreg ? – Ah fei ! N'a ket war-well a'ha ! Poan neus 'taw ba he zoworn, poan neus sarr he zoworn** : Comment va ta femme ? – Ah ma foi ! Elle ne va pas en s'améliorant tiens ! Elle a toujours mal aux mains, il a du mal à fermer ses mains *(Ar Fouillez)*
- **Mond war-zu(g)** : Aller en direction de ; **Mond war-zu linennou ar boched** : Aller en direction des lignes allemandes *(Plouïe)*
- **O hond da veañ** : Il va bientôt être ; **'Hond da ve hanter-noñs (e)ma** : Il va bientôt être minuit *(Skrigneg)*
- **O hond da veañ + *amzer* + so** : Ça va faire + *temps* ; **Oh ! O hond da veañ tregont la so** : Oh ! Ça va faire trente ans *(Skrigneg)* ; **'Hond da ve dow vla so ganin hag a 'n-im lakeet da labour(a)d !** : Ça va faire deux ans qu'il est avec moi et il s'est mis à travailler ! *(Lannedern)*
- **N'es ket da joñjal** : Tu n'as pas idée ; **Te, n'es ket da joñjal !** : Toi, tu n'as pas idée ! *(Skrigneg)*
- **Pass mond pell** : Ne pas vivre vieux ; **Ah heñ n'ey ket pell kin** : Ah il ne vivra plus très longtemps *(Skrigneg)* ; **Ah gwasheet é ! Komañs(e)t é da jom ba e wele, bremañ n'ay ket pell kin** : Ah ça c'est aggravé ! Il commence à rester au lit, il n'ira plus très loin *(Skrigneg)*

- **Pass mond pell deus ar gêr** : fig. Ne pas aller loin ; **N'eh ket pell deuh ar gêr 'n-ur bren(añ) ur *gigot* bep sul am(añ) !** : Vous n'allez pas loin en achetant un gigot chaque semaine ici ! *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Roiñ *udb* da *ub.* d'ond gantoñ** : Donner *qqchose* à *qqn.* à emporter ; **Petram ma 'n-om gowent ha vise ket an dud 'tibiñ na mann e-bed vise ràet bara dê ha kig d'ond gante !** : Ou-bien s'ils arrivaient et que les gens n'étaient pas en train de manger ni rien, on leur donnait du pain et de la viande à emporter *(Lokarn)*
- **Ur wech aet + *lieu*** : Une fois passé + *lieu* ; **Ur wech aet Sant-Riwal cheñch, Brennilis cheñch tamm (iv)e** : Une fois passé Saint-Rivoal ça change (le breton), Brenniliz ça change un peu aussi *(Lannedern)*

**MONE / MONI** ['mɔ̃:ne] ['mɔ̃:ni] : [***monneiz*** 1499] n.m. (pl. **-chen** [mɔ̃'niʃən]) ; (de la) Monnaie

**Un tamm moni vïe ba'r port-mone** : Il y avait un peu de monnaie dans le porte-monnaie *(Plouïe)* ; **Me(d) toud an dud neugn ket monichen heñ !** : Mais tout le monde n'avait pas de pécule hein ! *(Plourac'h)* ; **(A-)benn-neuhe oa kalz moni memes-tra hag a oa ar skoed hag an traou ar mod-sen, ya** : Pour-lors il y avait quand-même beaucoup de monnaies et il y avait l'écu, et les trucs du genre, oui *(Sant-Wazheg)* ; **Un tamm mone bennag** : Un peu de monnaie *(Kolloreg)* ; **Ar pezh neus gwraet din pass fumañ é ar mone, môa ket keme(nt)-se mone, mond da lak 'nê ba'n tamm butun brein-se !** : Ce qui m'a fait ne pas fumer c'est la monnaie, je n'avais pas tellement de monnaie, aller les dépenser dans cette espèce de tabac pourri ! *(Laz)* ; **Ar patates neus(e) d'ar mar(e)-te oa ar moni vije toud (e)vid prenañ temz ha (e)vid prenañ traou ar mod-se** : Les patates alors à cette époque-là étaient la monnaie qu'il y avait pour acheter de l'engrais et pour acheter des trucs comme ça *(Plouïe)* ; **Nann, bremañ vé delc'het un tamm moni** : Non, maintenant on garde un peu d'argent *(Plouïe)* ; **Ba ur vadïant gwech-all visè chetet draje ha pejou moni** : Dans un baptême autrefois on jetait des dragées et des pièces de monnaie *(Poullaouen)* ; **Sete pé oa pêet ar mobilier, gwraet ha deut mone ba-tre hon doworn ! Un devezh, ma gwreg lare din** : Donc quand le mobilier fût payé, qu'on se fit de la monnaie et qu'elle nous vînt en mains ! Un jour, ma femme me dit *(Kolloreg)* ; **Ar c'hazh du é an heñi na ur bern moni, ar c'hazh du zigasse moni daoñ, n'ounn ket pe-naos na pe-sort mod** : Le chat noir est celui qui avait énormément de monnaie, le chat noir lui apportait de la monnaie, je ne sais comment ni de quelle manière *(Plouïe)*

- **Hezh a stag e zorn deus e vone** : C'est un grippe-sou *(Plouïe)*

**MONITEUR** [mo'nitər] : n.m. (pl. **-ien** [moni'tœrjən]) ; Moniteur (-trice)

**(A-)benn ar fin me ma cheñchet moniteur** : Pour finir j'avais changé de moniteur *(Plouïe)* ; **Ar moniteur na tap i vetr da wel pe-geid oan deuh an trotouar** : Le moniteur a pris son mètre pour voir à quelle distance j'étais du trottoir *(Plouïe)*

**MOÑSAD** ['mɔ̃səd-t] : [***moñsad*** 1944] n.m. (pl. **-ou** [mɔ̃'sɑ:du]) ; Massif / Masse (de)

**Ur moñsad bara** : Un pain massif *(Poullaouen)* ; **Ar re-he voa moñsadou tud lor** : C'étaient des gens massifs et lourds *(Pleiben)* ; **Ah ya, moñsadou traou, pevarzeg lur !** : Ah oui, des massives, quatorze livres ! *(Pleiben)* ; **Pé chechèh war'nèi, dapèh un toull ha gassèh (a)nèi d'an nec'h c'hoazh ha' goueè ba'n toullou c'hoazh ha deus ar moñsad vise sterd(et) c'hoazh** : Lorsque vous tiriez dessus, vous preniez un trou et vous l'envoyiez encore vers le haut et elle tombait encore dans les trous, et on serrait encore la masse *(Kareis)*

**MONTIG** ['mɔ̃ŋtig-k] : n.m. ; Motte (cf. **MOUDENN**)

**MONTO** ['mɔ̃nto] : [***montein*** 1904] vb. ; Butter / Monter

✗ *m. comp.* : ***divontañ, hadmontañ***

**Ha pé nefe montet ur voutik** : Et lorsqu'il aurait monté une exploitation *(Lannedern)* ; **Ur wich vïe laket ar saladen ha goude pé vije montet ar saladenn** : Une fois que la salade était mise et après quand la salade était montée *(Skrigneg)* ; **Vije montet war ar chærr-valc'h blam da heurtal, d'ampech anê da goueo** : On buttait sur le manche de faux pour pousser, les empêcher de tomber *(Berrien)* ; **Pour, peus keme(d) hadañ pour wa'r loar ne(ve) ha bousso-hè ur mar(e) bennaket 'è, med benn 'h i dé hadpikañ 'nê goud(e)-se, 'h ee-hè ur metr uhelloc'h ha monto-hè deustu** : Des poireaux, tu n'as qu'à semer des poireaux à la nouvelle lune et ils pousseront un moment donné, mais avant que tu n'ailles les repiquer ensuite, ils faisaient un mètre de plus et montaient de suite *(Kleden)*

**MONTR** [mɔ̃ntʳ] : [***montr*** 1732] n.m. (pl. **moñchou** ['mɔ̃ʃʃu]) ; Montre

**Sklapet pa 'ha(n)on ba'h ar poull hag ene oa owr ha traou a-gement mod oa toud ha moñchou, domaj é ha ket sklapet 'ha(n)on un tamm pelloc'h, kar ene 'ha mije ka(v)et ma bec'h-owr !** » : Vous m'aviez jeté dans la mare et là il y avait de l'or et des trucs de toute sorte ainsi que des montres, c'est dommage que vous ne m'ayez pas jeté un peu plus loin, car j'y aurais trouvé mon faix d'or ! *(Skrigneg)*

- **Chadenn-vontr** : Bracelet de montre ; **Ha oa ar chadenn-vontr ga'n an otro, lipet ar chadenn-vontr, an otro na ket gouïet ga piw oa aet** : Et le monsieur avec son bracelet de montre, elle fût dérobée, le monsieur ne sut par qui *(Landelo)* ; **Den e-bed neus ket gouïet ga piw yee ar chadenn-vontr nag ar montr nag ar mouchouer na mann e-be(d) !** : Personne ne sut qui déroba le bracelet de montre ni la montre ni le mouchoir ni rien du tout ! *(Landelo)*
- **Ur montr-owr** : Une montre en or ; **Ur sac'had-owr voa rôet d'un, ur montr-owr d'hebén** : Il fut donné un sac d'or à une, une montre en or à l'autre *(Plonee)*

**MONUMANT** [mo'nymən-t] : [***monumant*** 1633] n.m. (pl. **monumañchou** [mony'mɑ̃ʃu]) ; Monument

**An dow Vreton na savet ur mell bern koat, heñzh oa bras-spontus, ur monumant** : Les deux Bretons avaient élevé un énorme tas de bois, il était immensément grand, un monument *(Kleden)*

**MOR / MOUR** [moːr] [muːr] : [gaul. ***mori*** ; vx. br. ***mor***] n.m. (pl. **-iou** ['morju]) ; Mer

**Teue ar mor war e lerc'h !** : La mer venait sur ses traces ! *(Plonee)* ; **Kèt d'ar gêr petram veh taolet ba'r mor en-dro !** : Retournez chez vous ou-bien vous serez rejetés à la mer ! *(An Uhelgoat)* ; **Ar re-he vije 'h o(be)r ar làerien ba kavernou, 'hed ar mor** : Ils faisaient les voleurs dans des cavernes, le long de la mer *(An Uhelgoat)* ; **Med an dra-s(e) ree-hè harne, an dra-s(e) tàè deuh ar mour** : Mais ça faisait de l'orage, ça venait de la mer *(Kleden)*

- **Ar vrud vad a jom ba toull-an-nor / Ar vrud fall a'h a dreist ar mor** : La bonne réputation reste au pas de la porte / La mauvaise réputation va par-delà la mer *(Plouïe)*
- **Bord ar mor (/mour)** : (au) Bord de mer / par ext. La plage ; **Ba bord ar mor, houzh neus kamaraded un tamm partoud** : Elle des amis un peu partout au bord de la mer *(Plouïe)* ; **Dond a res, ma lapouss-bihen, da bourmen ganen-(m)e bord ar mor** : Mon chéri, tu viens te promener avec moi sur la plage ? *(Skrigneg)* ; **Mijemp okasïon d'ond alïes, pudur ma zad a vournisse brug da dud bord an mor** : Nous avions souvent l'occasion d'aller, puisque mon père fournissait de la bruyère aux gens du bord de mer *(Skrigneg)* ; **Ha goude 'h emp beked bord ar mor ha beb sort plassou ha lem vïemp goullet d'ond** : Et ensuite nous allions jusqu'au bord de mer et dans plein d'endroits et là où nous demandait de venir *(Kalaner)* ; **Med bremañ ar re bord ar mor ahe (a)n-heñi ra ar patates hag a teuent da werzhañ dre amañ bremañ, ya** : Mais maintenant ceux du bord de mer là sont ceux qui font les patates et qui viennent vendre par ici maintenant, oui *(Berrien)* ; **Nann, me(d) nom neus hent Kareis dre-amañ c'hoazh, ba Laz bassev hent Kareis, 'hond deus Kareis dé bek(ed) ar mour** : Non, mais nous avons encore la route de Carhaix par ici, la route de Carhaix passe à Laz, allant de Carhaix jusqu'à la mer *(Laz)* ; **Oa un' bihen ur wech ba bord ar mour ha oa-hañw 'h o(be)r un toull ha hañw oa taped dour ar mour dé garg an toull** : Il y avait une fois un petit gars au bord de la mer et il faisait un trou et il prenait l'eau de la mer pour remplir le trou *(Kleden)*
- **Batimant-mor** : Navire ; **Batimañchou-mor** : Des navires *(Poullaouen)*
- **Dour-mor** : Eau de mer ; **Hoh ! Amañ n'é ket an dour-mor a vank ! Ma piche gwelet pe-sort mor bras a oa, bah !** : Oh ! Ici ce n'est pas l'eau de mer qui manque ! Si vous aviez vu quelle grande mer il y avait, pff ! *(Ar Fouillez)*
- **Harne-mor** : Orage de mer ; **An dra-s(e) oa un espess harne-mor** : C'était une espèce d'orage de mer *(Kleden)*
- **Lapouss-mor** : Oiseau de mer ; **Ar lapoussed-mor memes-mod, 'benn weloh 'nê hond oc'h an nec'h, ar loar lar lar vo amzer braw, lar (v)o sec'h memes ha 'benn-neuhe war-lerc'h 'hond toud doc'h an traoñ, neu'n zo sin ar glaw** : Idem pour les oiseaux de mer, avant que tu les voies venant de l'est, la lune dit qu'il fera beau, qu'il fera même sec et pour-lors après qu'ils viendront tous de l'ouest, c'est alors signe de pluie *(Kleden)*
- **Penvidig-mor** : Extrêmement riche ; **Penvidig-mor é deut da ve** : Il est devenu extrêmement riche *(Skrigneg)*

**MORAILH** [moraʎ] : [***morail*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [mo'raʎu]) ; Verrou

**'H an da zisken dit pet(r)a é ar morailh... Amañ zo ur morailh war an noñr ! N'é ket... Sell ! (E)ma ar mod-se** : Je vais te montrer ce qu'est un verrou... Il y a ici un verrou sur la porte ! Non... Regarde ! Il est comme ça *(Skrigneg)* ; **Ur morailh a zo ur machin ar mod-se hag ur pezh bazh hag a vé degasset ar mod-se, an dra-he vé morailhet an noñr** : Un verrou c'est un machin comme ça et un gros bâton qu'on ramène comme ça, ça c'est verrouiller la porte *(Skrigneg)*

**MORAILHAÑ** [mo'raʎə] : [***morailla*** 1659] vb. ; Verrouiller

**Ya, morailh an noñr !** : Oui, verrouille la porte ! *(Skrigneg)* ; **An dra-he so morailh(añ) an noñr mé-keres ha beañ zo re-all mod-all hag a'h a mod-se** : Ça c'est verrouiller la porte si tu préfères, il y en a d'autres qui vont comme ça *(Skrigneg)* ; **Ha morailhañ ha divorailhañ ha dilokediñ !** : Verrouiller, déverrouiller et tirer le loquet ! *(Skrigneg)* ; **Daon dre-amañ kajimant vije ket morailhet an norejou, gwich-all vije ket owen deuh an dud ar mod-se !** : Dam par ici on ne verrouillait quasiment pas les portes, autrefois on n'avait pas peur des gens comme ça ! *(Skrigneg)*

**MORBOAN** ['mor,bwɑ̃.n] : [***morboan*** 1992] n.m. ; Douleur sourde

✗ *cf.* : ***poan***

**Izhpenn barzh da hinou zo morboan : Barzh da gein, barzh da benn 'è, ma ves ga'r boan-benn !** : Il n'y a pas que dans ta bouche qu'il y a de la douleur sourde : Dans ton dos, dans ta tête également, si tu as un mal de tête ! *(Skrigneg)* ; **Ah ! Sell Gab ! Amañ meus un tamm morboan, 'h añw da zuskeus 'naoñ dit ! Ma hije tennet-hezh din-me vije bet aeseteet din** : Ah ! Regarde Gab[riel] ! J'ai là une petite douleur sourde, je vais de la montrer (dent) ! Si tu me l'avais arrachée ça m'aurait arrangé *(Skrigneg)*

**MOREDIÑ / MOUREDIÑ** [mo'reːdi] [mu'reːdi] : [***morhediff*** 1499] vb. ; Somnoler

**Oh ! (E)ma ket kousked (a)naoñ, mouredîñ ra-heñw !** : Oh ! Il ne dort pas, il somnole ! *(Kleden)* ; **Morgousket, pa ver hanter-gousked, pa ver moredet** : Sommeiller, lorsqu'on est à moitié endormi, lorsqu'on somnole *(Skrigneg)* ; **Oh ! N'é ket kous(ke)d 'naoñ, ra ket-heñw (ne)med moured(iñ) ah(e) gis-s(e)** : Oh ! Il n'est pas endormi, il ne fait là que somnoler *(Kleden)*

**MORENN / MOURENN** ['mɔːrən] ['muːrən] : [***morenn*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [m(ɔ/u)'rɛnu]) ; Brouillard

✗ *cf.* : ***brumenn***

**Ya, ur vor(e)nn doc'h ar mitin surtoud !** : Oui, le brouillard du matin surtout ! *(Kleden)* ; **Choñj meus oamp bet ba'h ar bal barzh Plouinio, an de-se oa morenn 'è** : Je me rappelle que nous étions allés au bal à Plouigneau, ce jour-là il y avait aussi du brouillard *(Skrigneg)* ; **Ya, valïant é an amzer hag alïes barzh un devezh vé tēñval deuh ar mintin, a-wichou vé mourenn ha goude neuhe sklêrijenn an amzer ha goude vé gwel(et) ar c'houmoul 'tond 'darre hag er memes de vé, n'é ket ingal !** : Oui, le temps est variable, souvent dans une journée le temps est sombre le matin, il y a parfois du brouillard et ensuite le temps s'éclaircit et après on voit les nuages revenir, ce n'est pas égal dans la même journée *(Skrigneg)*

**MORENN-HLAS** ['mɔːrən'hlɑːz-s] : [***morenn-c'hlas*** 2005] n.f. (pl. **morennou-glas** [mɔ'rɛnu glɑːz-s]) ; Brume de chaleur

**Ar vorenn-hlas a zeb an harno** : La brume de chaleur dissipe l'orage *(Plouïe)* ; **Vé sin vraw, n'é ket ? Pé vé gwel(e)t ur vorenn-hlas** : C'est signe de (temps) beau, non ? Lorsqu'on voit une brume de chaleur *(Plonee)*

**MORFONTIÑ / MORFRONTIÑ / MORVONTAÑ** [mɔr'fɔ̃ntə] [mɔr'frɔ̃ntə] [mor'vɔ̃ntə] : [cf. n.m. ***morfont*** 1931] vb. ; Cochonner / (se) Rendre boueux / Rendre vaseux / (se) Salir

**Ur liw morvontet ba he c'herc'hen** : Une couleur sale dans son tour de cou *(Poullaouen)*

**MORGLEUÑ** ['morglœ̃] : [***morgleuz*** 1992] n.m. (pl. **-iou** [mor'glœ̃nju]) ; Reste de talus (cf. **KLEUÑ**)

**Rôet ur pezh taol-penn ba'r morgleuñ hed an hent, eürusamanet oa ket (a) vein !** : Donné un sacré coup de tête dans le reste de talus le long de la route, heureusement qu'il n'était pas de pierres *(An Uhelgoat)*

**MORGOUSKED** [mor'guskəd-t] : [***morcousquet*** XVI[e]] vb. ; Dormir à moitié / Sommeiller

**Morgousket, pa ver hanter-gousket, pa ver moredet** : Sommeiller, lorsqu'on est à moitié endormi, lorsqu'on somnole *(Skrigneg)* ; **An dud, skuizh michañs o veilhad hed an nos, oa chomet morgousket** : Les gens, probablement fatigués d'avoir veillés toute la nuit, étaient restés à moitié endormi *(An Uhelgoat)*

**MORILHON** [mo'riʎɔ̃n] : [***morillon*** 1744] n.m. (pl. **-ed** [mori'ʎɔ̃:nəd-t]) ; Moricaud

**Damaig, morilhon, 'h ees da gleved !** : Tout à l'heure, moricaud, tu vas entendre ! *(Poullaouen)*

**MORSE** [mɔʳse] : [***morse*** 1659] ad. ; Jamais

**Meus ke(t) gwel(et) (a)nèoñ morse** : Je ne l'ai jamais vu *(Pleiben)* ; **N'yein ke(t) morse ba o di** : Je ne mettrai jamais les pieds chez eux *(Pleiben)* ; **Ya ke(t) morse d'an overenn** : Il ne va jamais à la messe *(Pleiben)* ; **Nin lar ato c'hwi, nin laramp ket te morse** : Nous vouvoyons toujours, nous ne tutoyons jamais *(Lannedern)* ; **Morse é bet d'ar c'houlz-koan 'vat** : Ce n'a jamais été au moment du souper *(Lannedern)* ; **Me meus ket bet gwraet an dra-he morse (aha)non** : Moi je n'ai jamais fait ça *(Sant-Wazheg)* ; **Me meus ambochet un' yowank ahe, na ket bet gwraet nintra morse !** : J'ai embauché un jeune là, il n'avait jamais rien fait ! *(Lannedern)* ; **Ah fei ! Ma ket bet gwel(et) ar liw-te morse ! 'Baoe meus ket bet gwelet c'hoazh !** : Ah ma foi ! Je n'avais jamais vu cette couleur-là ! Je n'en ai pas vu depuis lors ! *(Plonee)* ; **Dre-amañ vïe ket lar(e)t an dra-he morse, n'egziste ket ar pos ba'r langach meus bet kaoseet me** : Par ici on ne disait jamais ça, le mot n'existait pas dans la langue que moi j'ai parlée *(Lannedern)* ; **Ar festou-nos zo deut deus kost Poullaouen pe an tu-se, me meus ket, na bet klêt 'nê morse, kontañ lar vise gwraet festou-nos** : Les festou-nos sont venus du côté de Poullaouen ou ce côté-là, je n'ai pas, ni ne les ai jamais entendus, raconter qu'on faisait des festou-nos *(Lannedern)*

**MORTAÑ** ['mɔrtə] : [***mortañ*** 1992] vb. ; Rester ou laisser inanimé (-e) / Estourbir / (se) Pétrifier / (se) Gripper

**Ar had chom mo(r)tet** : Le lièvre reste pétrifié *(Poullaouen)* ; **Mo(r)tet ma c'hi ba e doull** : Mon chien est resté inanimé dans son trou *(Pleiben)*

**MORTEKINADUR** [mɔrtike'nɑːdyr] : [***mortekinadur*** 1931] n.m. ; Mortification / Meurtrissure

**Un taol mortekinadur oa gwraet din an de-se** : On me fît un coup de mortification ce jour-là *(An Uhelgoat)*

**MORTESIÑ** [mɔr'teːzə] : [***mortesiñ*** 1992] vb. ; Mortaiser

**N'é ket aes mortesiñ** : Ce n'est pas facile de mortaiser *(Poullaouen)*

**MORZED** ['mɔ.rzəd-t] : [***morzat*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [mɔr'zeːdu]) ; Cuisse

**Ba'n askilli n'eus ket kalz tra ! Ar re-h(e) vé poêt dé-heul 'è, set' un tamm blas rà toud, me(d) mod-all (e)ma kim(ed) ar morzedou ha neuhe ar c'hostennou ah(e) vé kig mad** : Il n'y a pas grand-chose dans les ailes ! On les cuit à la suite également, ça donne donc un peu de goût, mais sinon il n'y a alors là que les cuisses et les côtés (le blanc) qui sont de la bonne viande *(Laz)*

**MORZEDED** [mɔ̀r'zeːdəd-t] : [cf. ***morzedec*** 1565] adj. ; Aux fortes cuisses

**Houmañ zo morzede'-mad** : Elle a de bonnes grosses cuisses *(Berrien)*

**MORZHOL** ['mɔrzəl] : [vx. br. ***morthol*** ; ***morzol*** 1499] n.m. (pl. **-iou** [mɔr'zɔlju] **morzhili** [mor'ziːli]) ; Marteau

**Troad ar morzhol** : Le manche du marteau *(Plouïe)* ; **Hezh oa ar morzhol mé dad dé (ho)veled ar valc'h** : C'était le marteau de mon père pour battre la faux *(Kleden)* ; **Ar leñwn oa, med vise daw dornañ (a)nèi ga'r morzhol**

**raog mond dé droc'h(añ)** : C'était la lame, mais il fallait la battre au marteau avant d'aller couper *(Kergloff)* ; **Da (ho)veled 'nèi, ar re-he vije da-heul ha war o c'hein 'h ee ar morzhol hag an anve gate** : Pour la battre, ils étaient ensuite et ils portaient sur leur dos le marteau et l'enclume *(Berrien)* ; **Hemañ zo aet ha neus ka(v)et peb nessesser 'è da zond, neus goullet prestiñ daoñ, na lar(e)t daoñ na emm ur morzhol hag un tamm houarn** : Il est allé et a aussi trouvé tout le nécessaire pour venir, il a demandé à ce qu'il lui prête, il lui a dit qu'il avait besoin d'un marteau et d'un bout de ferraille *(Skrigneg)* ; **Ha vije aseet ga ur morzhol hag un anve, pé vije eskeñtet an troc'h un tamm vije red daoñ go(v)el(ed) ar valc'h neuhe** : Assis munis d'un marteau et d'une enclume, lorsque le tranchant était un peu esquinté, il lui fallait alors battre la faux *(Skrigneg)*

- **Morzhol da zisplantañ poentennou** : Marteau arrache-clou ; **Ur bineten dowbenneg hag egile zo ur morzhol da zisplantañ poentennou** : Une serfouette, et l'autre c'est un marteau arrache-clou *(Berrien)*
- **Morzhol-koat** : Pilon pour broyer l'ajonc ; **Ba'r c'homm 'frikañ lann ga'r morzhol-koat !** : Dans l'auge à écraser l'ajonc au pilon ! *(An Uhelgoat)*
- **Morzhol-piloñ** : Marteau-pilon ; **Ur morzhol-piloñ vije ha vije un' à skeiñ, me(d) heñ oa pounner !** : Il y avait un marteau-pilon et une personne frappait, mais il était lourd ! *(Skrigneg)*
- **Morzhol-tôer** : Marteau de couvreur ; **Kar ga beg ar morzhol-tôer vije gwraet an toull ha vije laket an tach ba'n toull-se neuhe goud(e) neuhe hag a vije poset war an dôenn** : Car on faisait le trou avec le bout du marteau de couvreur et après on mettait alors le clou dans ce trou et on posait sur le toit *(Skrigneg)*

**MOTEUR** ['motœr] : [***motor*** 1914] n.m. (pl. **-iou** [mo'tœrju]) ; Moteur

**Ar c'heseg oa moteur ar feurm** : Les chevaux étaient le moteur de la ferme *(Plouïe)* ; **War ur velo an-hini a oa ! Oa moteur (e-)be(d) !** : C'était sur un vélo qu'il était ! Il n'y avait pas de moteur ! *(Lokmarïa)* ; **Ya, da lakad ar moteur bihen d'ond en-dro** : Oui, pour faire fonctionner le petit moteur *(Skrigneg)* ; **Sete 'h eent d'ar mar(e)-se ga keseg hag ga ur moteur Bernard ! Vije ur moteur Bernard laket d'ond war un *travail*** : Ils allaient donc à cette époque avec des chevaux et un moteur Bernard ! Il y avait un moteur Bernard placé pour fonctionner sur un travail *(Skrigneg)* ; **Ur moteur-essañs oa bet, mé dad na pren(et) ur moteur-essañs ba Karais ba(r)i !** : Il y a eu un moteur à essence, mon père avait acheté un moteur à essence à Carhaix je parie *(Kergloff)*

**MOTO** ['moto] : [***moto*** 1935] n.m. (pl. **-iou** [mo'toju]) ; Moto

**Ha hezh vise war ur moto ahe...** : Et il était sur une moto là... *(Lokmarïa)* ; **Ha heñw 'h o(be)r *demi-tour* ga i voto ha kuit dozhtu !** : Il fit demi-tour en moto et s'en alla de suite ! *(Speied)*

**MOUALC'H / MOULC'H / MOUELC'H / MOC'HIG** [mwa(l)x-h] ['mwa.lax-h] ['mul(ə/ɔ)x-h] ['muːl(a)x-h] [mwɛlx-h] ['mɔhic] : [***moualch*** 1499] n.f. (pl. **-ïou** [mwal'hiːu] **mouilc'hi** ['mwilhi] **mouïlc'hi** [mu'ilhi] **moulc'hiji** [mul'hiːʒi] **mouelc'hed** ['mwɛlhəd-t] **moc'hïo** [mɔ'hijo]) : Merle

**Ar vualc'h neus kollet he beg** : Le merle a perdu son bec (chanson trad.) ; **Ar voulac'h ! Deus ar re-he meus droug 'e ! Debet toud ar framboas gate, debet toud an traou !** : Le merle ! Je suis en colère contre eux aussi ! Ils ont mangé toutes les framboises, tout mangé ! *(Plouïe)* ; **An neizhou mouilc'hi, drasked ha kegened vije sterd da gaoud** : Les nids de merles, de grives et de geais étaient difficiles à trouver *(An Uhelgoat)* ; **Ar voulc'h a vé 'ho(r)tos ar vuzhugenn hag a dap-krog ba'h hi venn ! Hag a vé béc'h war'nèi, ar vuzhugenn 'n-om cheche ba hi zoull, me(d) ar voulc'h 'ha ! A zelc'he anèi 'è hag a 'benn ar fin gav ar moien da lonk anèi !** : Le merle attend le ver de terre et le chope à la tête ! Il se démène, le ver de terre se terre dans son trou, mais le merle, ma foi, le tenait aussi et pour finir il trouve le moyen de l'avaler ! *(Skrigneg)*

**MOUAR** ['muwᵃh] ['muːr] : [vx. br. ***moiar*** ; ***mouar*** 1499] coll. (sing. **-enn** [mu'ɑːrən] ['muːrɛn]) ; (des) Mûres

**Berniou mouar** : Des tas de mûres *(Pleiben)* ; **N'eus kimed ur vou'renn** : Il n'y a qu'une mûre *(Lannedern)*

**MOUCH** [muʃ] : [***mouch*** 1732] n.m. (pl. **-ou** ['muʃu]) ; Bandeau / Œillère

✗ *m. comp.* : ***brid-mouch***

**Hag ar brid neb mouch (e-)bed** : Et la bride sans œillère *(Speied)*

- **C'hoari mouch(ig)-dall** : Colin Maillard ; **(E)vid c'hoari mouch-dall a vé laket ur mouchouer en-dro d'ar penn ha' vé skloumet ba-dreñw ha vé ar re-all neuhe toud ha hañw da glask ba pe-lec'h vênt, da lar piw eint** : Pour jouer à Colin Maillard, on met un mouchoir autour de la tête que l'on noue à l'arrière, puis il y a donc tous les autres et il doit chercher où ils se trouvent, pour dire qui ils sont *(Plouïe)*
- **Fri mouch-goulou** : Nez busqué / Nez aquilin ; **Ah ya ! An dra-he meus pet klêt (iv)e : ur fri mouch-goulou** : Ah oui ! Ça j'ai entendu : un nez busqué *(Plouïe)*

**MOUCHAÑ** ['muʃ(ə)] : [***mouchaff*** 1499] vb. ; Mettre des œillères (à) / Voiler (couvrir d'un voile)

✗ *m. dér.* : ***divouchiñ***

◆ Mettre des œillères (à) ; **Vïent ket mouch(e)t neu'n (ne)med 'vid lak anê-gn da sell a-raog ha d'ampech anê da sell a-gost(e)** : On ne leur mettait alors seulement des œillères pour les faire regarder devant et les empêcher de regarder de côté *(Speied)* ; **Ya ha memes lod vije mouchet c'hoazh ! Mouchet ha laket un talber di-raog o dowlagad ahe gad un tamm sac'h-temz !** : Oui et certains on leur mettait même des œillères ! Des œillères et on leur mettait un frontail là-devant les yeux avec un petit sac d'engrais ! *(Skrigneg)*

◆ Voiler (couvrir d'un voile) ; **Pugur 'h ee ar c'hleier da Rom, vije red mouchañ ar sent neuhe** : Puisque les cloches allaient à Rome, il fallait alors voiler les saints *(Skrigneg)* ; **Mouch ar prenes(t), p(a) oa ket droad da wel oar tud ba'n ti, pegur oa dañjurus !** : Voiler la fenêtre, vu qu'il n'y avait pas le doit de voir qu'il y avait des gens dans la maison, puisque c'était dangereux ! *(Karnod)* ; **Brid-mouch é an dra a anveon mad, me(d) an talber ne**

**welon ket pet(r)a é, mouchiñ 'nê ?!** : C'est la bride à œillère que je connais bien, mais le « talber » je ne vois pas ce que c'est, les voiler ?! *(Skrigneg)* ; **An dra-he vije gwraet a'ha ! Ga Pask dalc'h-mad, ya, mouchet toud ar sent ba'h amzer-Vask !** : Ma foi on le faisait ! Toujours à Pâques, oui, tous les saints voilés au temps pascal ! *(Skrigneg)* ; **Ha neu'n pé vise ar fleur 'tond ba'r spern-du ! Neu'n vise yin ! Petramed pé vise mouchet ar sent !** : Et alors lorsque les prunelliers devenaient en fleur ! Alors il faisait froid ! Ou-bien lorsqu'on voilait les saints ! *(Lokarn)*

**MOUCHETENN** [mu'ʃɛtən] : n.f. ; Mouchette

**Mouchetenn, Penn-Dot, beb-sort anoiou oa toud, ar mignañ oa oa 'n heñi-vrizh, 'n heñi-wenn** : Mouchette, Tête-Apprivoisée, toutes sortes de noms, le plus répandu qu'il y avait, c'était la « vrizh », la blanche (vaches) *(Laz)*

**MOUCHOUER(-FRI)** [mu'ʃuwər(vri:)] : [***mouchouer*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [muʃu'ɛru]) ; Mouchoir

**Koll é ar mouchouer, meus ket gouïet ga piw oa-hañw aet !** : Le mouchoir est perdu, je n'ai pas su qui l'a pris ! *(Landelo)* ; **Den e-bed neus ket gouïet ga piw yee ar chadenn-vontr nag ar montr nag ar mouchouer na mann e-be(d) !** : Personne ne sut qui déroba le bracelet de montre ni la montre ni le mouchoir ni rien du tout ! *(Landelo)* ; **Bep-heñi na tapet e irvênn hag a mamp koachet 'nèi deus hon dilhad deus ur mouchouer 'vel-mañ, am(añ) mamp debet nèi ar mod-se, plusk ha-toud** : Chacun avait pris son radis et nous l'avions dissimulé contre nos vêtements contre un mouchoir comme-ci, ici nous l'avions mangé comme ça, avec la peau *(Kergloff)*

**MOUCHOUER-GOÛG** [mu'ʃuwər gu:g-k] : [***moünchoüer gouzoucq*** 1633] n.m. (pl. **-ou** [muʃu'ɛ:ru gu:g-k]) ; Foulard

**Diskrupes é, emm zo dèi lak ur mouchouer-goûg** : Elle est trop décolletée, il lui faut mettre un foulard *(Plouïe)*

**MOUDADEG / MOUNTADEG** [mu'dɑ:dəg-k] [mun'tɑ:dəg-k] : [***mountadeg*** 1960] n.f. (pl. **-ou** [muda'dɛ:gu] [munta'dɛ:gu]) ; Tas de mottes

**Ober mountadeg** : Briser un tas de mottes *(Lokmarïa)*

**MOUDED / MOUDEG / MOUDIG** ['mu:dəd-t] ['mu:dəg-k] ['mu:dig-k] : [***mouded*** 1910] coll. ; Mottes de tourbe / (de la) Tourbe

✗ *m. comp.* : ***pal-tennañ-mouded*** ; *syn.* : ***mouteg***

**Aet é da denn moudig da Brennilis** : Il est parti arracher de la tourbe à Brennilis *(Plouïe)* ; **Med ar moudeg oa mad d'o(be)r tan heñ !** : Mais la tourbe était bonne pour faire du feu hein ! *(Brennilis)* ; **'Benn vise deuet fin mis-gouere oa gleet bet chærreet ar mouded, pé vise mad ar bla ha mod-all vise daw go(r)tos wechou mis-eost pet(r)amant mis-gwenngolo, a-wechou-all on bet 'kerc'had 'nê ba mis-here** : Avant que la fin du mois de juillet, il fallait que la tourbe soit charriée, quand l'année était bonne et sinon il fallait parfois attendre le mois d'août ou-bien le mois de septembre, et d'autres fois je suis allé les chercher au mois d'octobre *(Brennilis)*

- **Mouded-kign** : Mottes d'écobuage ; **Med ar mouded-kign oa troc'het ga ur varr** : Mais on coupait les mottes d'écobuage avec une écobue *(Brennilis)* ; **Mouded-kign vise troc'het, med ar mouded-kign 'h ee ga'r varichaled, toud ga'r varichaled** : On coupait des mottes d'écobuage, mais les maréchaux-ferrants emportaient toutes les mottes d'écobuage, tout par les maréchaux-ferrants *(Brennilis)* ; **Ar mouded-kign vise ar varichaled 'kerc'hed 'nê deuh Plounevez vise tud, deuh a Leon, deuh partoud vise tud 'prenañ mouded-kign !** : Les maréchaux-ferrants cherchaient les mottes d'écobuage, il y avait des gens de Plonévez-du-Faou, du Léon, des gens de partout achetaient des mottes d'écobuage *(Brennilis)*
- **Tan-mouded** : (du) Feu de tourbe ; **An tan-mouded bade pell 'è, med c'hwezh ar mouded vise ga an dud wechou** : Le feu de tourbe durait longtemps aussi, mais les gens avaient parfois l'odeur de la tourbe *(Brennilis)*
- **Tennañ-mouded** : Extraire la tourbe ; **Ha da bevarzeg la da-houde, pé oa deuet-heñw d'ar gêr deuh ar bresel, oan aet da labourad ha da dennañ mouded ba'n dourbierenn zo kaoud ba'h ar yun ahe, tre war-lerc'h Forhan** : Et ensuite à quatorze ans, lorsqu'il revint de la guerre à la maison, je partis extraire la tourbe dans la tourbière qui se trouve vers dans le marais, juste après Forhan *(Brennilis)* ; **Amañ vise tennet ar mouded ba mis-ebrel ha neuhe mis-mae ha sec'het ha digasset d'ar gêr, pé vise mad ar bla a visent digasset ba fin mis-ar-voennou ha pé vise fall, a-wechou vise daw kerc'had 'nê ba mis-here** : Ici on extrayait la tourbe au mois d'avril et alors au mois de mai et séchée et envoyée à la maison, quand l'année était bonne on les envoyait à la fin du mois de juillet et quand elle était mauvaise, il fallait parfois la chercher au mois d'octobre *(Brennilis)*

**MOUDENN** ['mu:dən] : [***moudenn*** 1499] n.f. (pl. **mouded** ['mu:dəd-t]) ; Motte (tourbe & sex.)

**Lak an dorn dèi war he moudenn** : Lui mettre la main à l'entrejambe *(Plouïe)*

- **Moudenn-towarc'h** : Rectangle de tourbe *(Plouïe)*

**MOUEÑ** [mwe:] [mwẽ:] : [vx. br. ***mong*** ; ***moe*** 1499] n.m. (pl. **-iou** [mwe:ju] [mwẽ:ju]) ; Crinière

✗ *cf.* : ***chô, kaseg, keseg, marc'h***

- **Dreist moue ar gaseg kozh vé tapet an eubeules yowank** : Il faut se faire bien voir de la mère pour avoir la fille (mot-à-mot : Par-dessus la crinière de la vieille jument on attrape la jeune pouliche) *(An Uhelgoat)*
- **N'eus na moueñ na lost** : Ça n'a ni queue ni tête ; **An dra-he zo 'vid tud hag é e(rr)i cheñchet o spered ! N'é ket possubl lar omp é selled deuh an dra-he ! N'eus na moueñ na lost !** : Ça c'est pour des gens qui sont d'une autre mentalité ! C'est pas possible que nous soyons en train de regarder ça ! Ça n'a ni queue ni tête ! *(Skrigneg)*

**MOUEZH / BOUEZH** [mwe:z-s] : [***moez*** 1499] n.f. (pl. **(m/b)ouejou** [(m/b)we:ʒu]) ; Voix

**Anvet vé an dud da o mouezh** : On reconnaît les gens à leur voix *(Laz)* ; **Gad ur vouezh hanter-dorret** : D'une voix à moitié cassée *(An Uhelgoat)* ; **Houzh neus mouezh ur grennardes** : Elle a la voix d'une adolescente *(Plouïe)* ; **Ah ! N'ounn ket dig-hañ teu ar vouezh din** : Ah ! Je ne sais pas si la voix me vient *(An Uhelgoat)* ; **Vêh ket klêt kin, vé ket klêt ho mouezh kin !** : On ne t'entend plus, on n'entend plus le son de ta voix ! *(Sant-Hern)* ; **Ha hemañ neuse teu ur vouezh deus e gorv** : Il lui vient alors une voix de corps *(An Uhelgoat)* ; **Dow zèn é tibatiñ, rust o mouezh** : Deux personnes débattant, d'une voix violente *(Poullaouen)* ; **N'on ket dakor gan'r sistem-se da brenañ mouejou !** : Je ne suis pas d'accord avec ce système-là où on achète des voix ! *(Kalaner)* ; **Barzh ar fin, i vamm na kleved i vouezh o huchal** : À la fin sa mère avait entendu sa voix hurlante *(Kleden)* ; **Daoust d'ar re-gozh da lared gad ur vouezh dipitet** : Malgré les anciens qui disaient d'une voix dépitée *(An Uhelgoat)* ; **Me meus ket bet prene(t) mouejou gwech e-bed, ramp kemed derc'hel ur his** : Je n'ai jamais acheté de voix, nous ne faisons que perpétuer une coutume *(Kalaner)*

- **Mouezh golôet** : Voix rauque ; **Ur vouezh rouwet neus, matresse ur 'ouezh golôet** : Il a une voix enrouée, peut-être une voix rauque *(Plouïe)*
- **Mouezh ro(u)wet** : Voix enrouée *(Plouïe)*
- **Sevel e vouezh** : Lever la voix ; **Hih alvokad noè sa(v)et i vouezh** : Son avocat leva la voix *(Kergrist-Moelou)*

**MOUG** [mu:g-k] : [***mouc*** 1530] ad. ; Étouffé (-e) / Humide (foin) / Étouffant (temps)

**Moug é ar voenn** : Le foin est humide *(Plouïe)* ; **Pé vé gurun vé moug an amzer** : Lorsqu'il y a du tonnerre le temps est étouffant *(Plouïe)*

- **Tan moug** [tɑ̃n'mu:g-k] : Du feu qui couve ; **Pegur mamp owen la vije bet chomet takadou matresse ba-kreis ar bern ha vije bet tan-moug barzh** : Car nous avions peur qu'il soit resté peut-être des zones dans le milieu du tas, et qu'il y ait du feu qui couve à l'intérieur *(Plouïe)*

**MOUGAÑ** ['mu:gə] : [***mougaff*** 1632] vb. ; (s') Étouffer

**Damai 'h es da vougañ !** : Tout à l'heure tu vas t'étouffer ! *(Skrigneg)* ; **Pezegur oan mouget ba'r press** : Puisque j'étouffais à l'intérieur *(Karnod)* ; **Pé vije plantet tri benn-ed barzh vije red tenn un' maes petram a vouge** : Lorsqu'on y enfonçait trois épis de blé il fallait en enlever un ou bien elle s'étouffait *(An Uhelgoat)* ; **An dra-s(e) oa ket klañw ! An dra-se oa eñtoksiket, ma peus c'hoant pet(r)a ! Ar gaz vougè 'nèi** : Ce n'était pas malade ! C'était intoxiqué, si tu veux quoi ! Les gaz l'étouffaient ! *(Kareis)* ; **Ya mouget, ya ! Ur hross vras anèoñ, med be oa lod deusoute a teue hirroc'h un tamm ha vijent mouget ga'n alc'hweenn** : Oui étouffés, oui ! La majeure partie, mais certains d'entre eux devenaient un peu plus longs et ils étaient étouffés par la ravenelle *(Plouïe)*

- **Mil-mouget** : Complètement saoul ; **Soñj meus gwel (a)nê mil-mouget, (e)vel vïe laret gwech-all, mil-mouget oagn toud ! Oh nondedïe-dïe-dïe-dïe !** : Je me rappelle les voir complètements saouls, comme on disait autrefois, ils étaient tous complètement saouls, Oh nom de Dieu ! *(Lokmarïa)*
- **Mouget** : Étouffé (-e) / À l'étouffée ; **Sañseamant oa mouget, med chome ket mouget, hezh a c'hwee deuzhtu ha sa(v)e ar golo ga e glow ha ga e goat ha toud, me gav braw an dra-he ! Mod teue ar fars maes ar chidour(e)n, mod a vije c'hweet** : Il était censément à l'étouffé, mais il ne restait pas étouffé, il gonflait de suite et le couvercle se soulevait avec la braise et son bois et tout, je trouve ça beau ! La façon dont le far sortait du chaudron, la façon dont il était gonflé *(Skrigneg)*

**MOUL** [mu:l] : [***moul*** 1732] ad. ; Moulé (-e)

- **Bara moul** : (du) Pain moulé ; **Un tamm bar(a) moul** : Un peu de pain moulé *(Laz)*

**MOUSC'HOARZH** [mus'hwarz-s] : [***mus-huerz*** 1632] n.m. ; Sourire

**Gad ur mousc'hoarzh kapab da riñsañ ho kalon dec'h** : D'un sourire capable de vous vider le cœur *(An Uhelgoat)*

**MOUSKANAÑ** [mus'kɑ̃:nə] : [***mous-kana*** 1876] vb. ; Chantonner

**É vouskanañ ga'n hent** : À chantonner sur la route *(Poullaouen)*

**MOUSS** [mus] : [***mous*** 1863] n.m. (pl. **-ed** ['musəd-t]) ; Mousse / Apprenti / Môme / Gamin

**Memes mouss on bet 'choukour o(be)r an dra-he !** : Même gamin j'ai aidé à faire ça ! *(Laz)* ; **Mouss oain (é) labourad ba'r parkeier ga ma zad gad amzer yin** : J'étais apprenti travaillant dans les champs avec mon père par temps froid *(An Uhelgoat)* ; **(A-)benn ar fin pugur voa-hañw kime un tamm mouss** : Pour finir vu que ce n'était qu'un môme *(Plonee)* ; **Ha go(ude)-se me pé oan mouss neu'n** : Et ensuite moi lorsque j'étais môme alors *(Speied)* ; **Powr-kaezh mouss c'hwi zo tapet fall amañ !** : Pauvre gamin tu es mal barré ici ! *(Plonee)* ; **Ah daon ! Ur mouss pe ar vamm a'h ee pa vij(e) k(et) ar gwas 'vi(d) mond !** : Ah dam ! C'est un gosse ou la mère qui allait lorsque l'homme ne pouvait aller ! *(Skrigneg)* ; **Memes ar voussed 'tiwall ar zaout, nom youle pad an amz(er) ah(e) gis-s(e)** : Mêmes les mômes qui gardent les vaches, nous faisions you-you ! » pendant ce temps, là comme ça *(Laz)* ; **'Benn-neuh(e) oan mouss, neuhe matreh(e) dowzeg pe trizeg la** : J'ai même pour-lors, peut-être alors douze ou treize ans *(An Uhelgoat)* ; **Deuh un' ha neus miser, un tamm mouss ha un' miser (é) tond ba'r bed, ah heñ é an tamm traou chimudig !** : Sur un qui a de la misère, un petit enfant, un qui a de la misère à venir au monde, ah lui c'est la petite chose chétive *(Laz)* ; **Ha goud(e)-se ur mouss 'è, pedam un dèn deut, ma sè(v)e e doull d'an nec'h : Sè(v)et neus e gabow !** : Et ensuite un môme également, ou bien une personne avancée en âge, s'il levait son cul vers le haut : Il a levé son postérieur ! *(Laz)* ; **Ar re ar retred a vije 'h o(be)r goap deus re ar skol, moussed ar skol ha moussed ar retred !** : Ceux de la retraite se moquaient de ceux de l'école, les gosses de

l'école et les gosses de la retraite ! *(Skrigneg)* ; **Cheder é ar mouss-toud !** : Le garçon est tout guilleret *(Laz)* ; **Ar mouss bihen zo amañ o hond dé zispak e goli ha zo ur c'hi, ur glesker, hemañ é an tortu** : Le petit enfant est ici en train de déballer son colis, et il y a un chien, une grenouille, celle-ci c'est la tortue *(Laz)* ; **Ni, ar voussed, vije laket da ziverniañ** : Nous, la marmaille, on nous faisait étaler le tas *(An Uhelgoat)* ; **Oa ur bern tud o chom war ar maes, n'é ket (e)vel bremañ é, ur bern moussed pé oa ba kement kêr zo toud** : Il y avait un tas de gens habitant à la campagne, ce n'est comme maintenant, un tas de mômes vu que c'était dans tout autant de villages qu'il y a *(An Uhelgoat)* ; **Oh ! Matrehe oamp naw pe deg mouss bennaket ba'r skoul ha ba Koat-Kwineg, ba tal-kichenn oa kemend-all** : Oh ! Nous étions peut-être neuf ou dix mômes à l'école et à Kaoat-Quinec, à côté il y avait tout autant *(An Uhelgoat)* ; **Voañw kemed ur mouss fall (aha)non** : Je n'étais qu'un sale gosse *(Pleiben)* ; **Me ma ur c'hoar ha oa c'hwec'h la koshoc'h (e)vitoun, sè ha hoñzh 'è oa e(rr)o deja plac'h yowank, med me oa ket ker, (ne)med mouss paotr-powr !** : J'avais une sœur qui était de six ans mon aînée, et donc elle était presque déjà une jeune femme, mais pas moi, je n'étais qu'un môme mon pauvre ! *(Ponvel)* ; **Med me lar doc'h ga'n dow voussed, 'trehe vïe un troc'had kaos gate 'n hent ha' nïe traou dé gonto o-dow !** : Mais je vous le dis qu'entre les deux marmots il y avait causerie en chemin et ils avaient tous les deux des choses à raconter ! *(Kolloreg)* ; **Tammou moussed vis(e) wechou 'choukour 'è tostaad an horzennou ha un' vis(e) ba an tu-raog neu'n 'chet 'nê war an daol** : Quelques gamins aidaient aussi parfois à rapprocher les gerbes, il y en avait alors un à l'avant qui les jeter sur la table (de séparation) *(Ponvel)*

**MOUSTACH** [mustaʃ] : [n.f. ***moustachen*** 1547] n.m. [pl. **-ou** [mus'taʃu]) ; Moustache

**Ur c'hure ga moustachou du ha blew spufet** : Un vicaire aux moustaches noires et aux cheveux ébouriffés *(Landelo)* ; **Kler (i)stribil deus o moustachou** : De la glace pendouillant à leur moustache *(Poullaouen)* ; **Lod so ahe ha' c'hoarzhont ket bemde hañ ! É red da harlinkad 'nê (d)indan o moustachou !** : Certains sont là et ne rigolent pas tous les jours hein ! Il faut les chatouiller sous leurs moustaches ! *(Skrigneg)*

**MOUSTORN** ['mus,tɔ̀rn] : n.m. ; Poignet (anatomie)

✗ *cf.* : ***dorn***

**Ur boan meus ba ma moustorn** : J'ai une douleur au poignet *(Brennilis)*

**MOUSTROAD** ['mus,trwɑd-t] ['mus,tr(ɔ/ɑ)d-t] : [***mouztroad*** 1905] n.m. (pl. **moustreid** ['mus,trɛjd-t]) ; Cheville / Pâturon

**An a(v)al-troad, ar moustreid, an dra-h(e) zo 'vi(d) ar c'heseg, ho « aval-troad » é sañs(et) o moustroad** : La cheville, les pâturons, ça c'est pour les cheveux, et ton « aval-troad » c'est sensément leur pâturon *(Laz)*

**MOUTEG / MOUNTEG / MOUTED / MOUNTED / MONTIG /** ['mu(n)təg-k] ['mu(n)təd-t] ['mɔ̃ntig-k] : [***mouteg*** 1983] coll. (sing. **-enn** [mu(n)'teːgən]) ; Mottes de tourbe / (de la) Tourbe

✗ *syn.* : ***mouded, moudenn***

**Ha lod-all lar a lake ur men hag ur pezh mounted, sell mo(d)-se a'h ee toud an dour a-goste** : Certains autres disent qu'ils mettaient une pierre et une motte de tourbe, ainsi donc toute l'eau allait de côté *(Skrigneg)* ; **Un taol deus a beb tu hag ar vountegenn distaget vije renket 'tre an divisker d'o(be)r renkennadou 'hed an dachenn** : Un coup de chaque côté et la motte détachée était rangée entre les jambes pour faire des rangées le long de la parcelle *(An Uhelgoat)* ; **Mi meus gwelet ur marichal houarnañ ar rod, vïe laket ar rod war an dour ha vise tommet an hou(a)rn ga montig, keun(neud) ha to(wa)rc'h** : J'ai vu un maréchal ferrant ferrer une roue, on mettait la roue sur l'eau, et on chauffait le fer avec des mottes, du combustible et de la tourbe *(Berrien)*

**MOUZHAÑ** ['muːzə] : [***mouzaff*** 1521] vb. ; Bouder / Être rétif (cheval)

**Ya, mouzhet é ar jô** : Oui, le cheval est rétif *(Plouïe)* ; **Mouzhet é-i matresse** : Peut-être qu'elle est rétive *(Ar Fouillez)* ; **Houbed é, mouzhet é, ma faot ket dèi mond vé mouzhet !** : Elle n'avance pas, elle est rétive, si elle ne veut pas avancer c'est (souvent) qu'est est rétive *(Ar Fouillez)* ; **Me meus bet gwel(e)t 'è ar vugale vihen amañ hi-mañ ba'h ar yêr, wichou houzoh walc'h a vouzhont hag a rent beb-sort, med ar re-he rent ke(t) 'n dra-he pa teuont amañ hi-mañ** : Moi aussi j'ai vu les petits enfants ici-même à la maison, parfois vous savez bien ils boudent et font toute sorte de choses, mais ils ne font pas ça quand ils viennent ici *(Skrigneg)*

**MOUZHER** ['muːzər] : [***mouzèr*** 1732] n.m. (pl. **-ien** [mu'zɛrjən]) ; Boudeur / Cheval rétif

**Damaig, mouzher, me zesko (a)han(ou)t !** : Tout à l'heure, boudeur, je vais t'apprendre ! *(Poullaouen)*

**MOWES / MAOUES** ['mɔwəz-s] ['mawəz-s] : [***moues*** 1557] n.f. (pl. **-ed** [mɔ'weːzəd-t] [ma'weːzəd-t]) ; Femme **/ MOWISIG** ['mwiːzig-k] : n.f. ; Chérie

**Ar vowes zo ba ar stêr (é) welc'h(añ) (a)n dilhad** : La femme fait sa lessive au lavoir *(Lannedern)* ; **Ma m'wisig é** : C'est ma chérie *(Skrigneg) ;* **Ur vowes flaw, beg-bras neu'n, brell un tamm** : Une femme inconsistante, nigaude alors, un peu écervelée *(Laz)* ; **Ar vowes-te oa honid hi boued (e)n-ur welc'h(añ) an dilhad ti an dud hag a nïe gwlan** : Cette femme gagnait sa vie en lavant les vêtements chez les gens et elle filait la laine *(Lokered)* ; **Ar rimodell-mañ zo bet kontet din ga ur vowes kozh bremañ zo dow-ugent vla so** : Cette historiette m'a été contée par une vieille femme il y a maintenant quarante ans *(Lokered)*

**MUD** [myːd-t] : [vx. br. ***mut***] ad. ; Muet (-te)

**Joñj meus bet gwelet Michel Strogoff, mud c'hoazh d'ar poent-te** : Je me rappelle avoir vu Michel Strogoff, encore muet à ce moment-là *(An Uhelgoat)*

**MÜIAÑ / MÏAÑ / MIGNAÑ** ['mɥiːə] ['m(y/i)ːə] ['miɲə] : [vx. br. ***meham*** ; ***muyhaf*** XVIe] ad. ; (le) Plus / Maximum

**Mi ma blije ar mignañ toud din-me** : Ce qui me plaisait le plus *(Plouïe)* ; **Ar fweskenn oa ar mignañ (a) gig toud barzh** : C'est dans la fesse qu'on trouvait le plus de viande *(Plouïe)* ; **Gwraet vije ar possubl da zespun ar mïañ ma oa gallet heñ !** : On faisait le possible pour ramasser le plus qu'on pouvait hein ! *(Skrigneg)* ; **Kar ar mignañ vé troc'het ar bara moan ha neubeutoc'h vé debet** : Car plus on coupe fin le pain moins on en mange *(Lokmarïa)* ; **Ha sterdet o diwh(a)r dê, me(d) ar mïañ ma vije gallet blam dê pa(ss) reumüiñ !** : Et on leur serrait les deux jambes, mais le plus qu'on pouvait pour qu'ils ne remuent pas ! *(Skrigneg)* ; **Hag a vije un neubeud gwenneien ga bep-hini ha vije béch ganomp klask goûd piw halle gone ar mignañ toud** : Et chacun était en possession de quelques sous, et nous étions en conflit cherchant à savoir qui pourrait gagner le plus *(Plouïe)* ; **Ma c'hoar oa trizeg la deja pa oan ganet, hete hoñzh 'n-hini neus 'n-om okupet deuh-ouiñ ar mïañ toud !** : Ma sœur avait déjà treize ans lorsque je suis née, c'est donc elle qui s'est occupée le plus de moi ! *(Skrigneg)*

- **Ba-tousk ar mïañ drein / Vé ka(v)et ar c'hàerrañ rosenn** : C'est parmi le plus d'épines / Que l'on trouve la plus belle rose *(Plouïe)*
- **D'ar mïañ** : Le plus (notion de temps) ; **Tiwoull ar saout vije c'hoarïet d'ar mïañ pugur vije hir an amzer hag inouet vijemp ga'r saout** : C'était garder les vaches qu'on jouait le plus puisque le temps était long et que les vaches nous ennuyaient *(Skrigneg)*
- **Mïoc'h-mïañ / Müoc'h-müañ** : De plus en plus ; **Neuhe vïe gwraet mignoc'h diga'r laezh ha mïoc'h-mïañ saout-lard** : Alors on faisait plus avec le lait et de plus en plus de vaches à viande *(Plouïe)* ; **Müoc'h a blass deus, müoc'h-müañ deus o vlass bremañ (e)vid doa d'ar mar(e)-se** : Ils ont plus de place, ils ont de plus en plus de place maintenant, plus qu'ils n'avaient à cette époque-là *(Kallag)*
- **Sul-vïañ m(a) + *vb. conj.*** [syl'vijəm] : comp. ; Plus… ; **Me droc'h 'nê berr-mat ya, ar c'hontrel 'n-hin' é : sul-vïañ ma vent berr, gwell-a-se !** : Je les coupe bien courts oui, c'est le contraire : Plus ils sont courts, mieux c'est ! *(Skrigneg)*

**MUIOC'H / MIGNOC'H / MÏOC'H** ['mɥiːɔx-h] ['myːɔx-h] ['miːɔx-h] ['miɲɔx-h] : [vx. br. ***muioc*** ; ***muyoc'h*** 1732] ad. comp. ; (**- evid**) Plus, d'avantage (que)

**Nann, me n'ouzon ket mignoc'h 'è** : Non, moi je ne sais pas plus non-plus *(Laz)* ; **Med vijes ket gouest da lak 'naoñ d'ond mignoc'h 'vid vo gouest d'ober memes-tra !**: Ah oui, mais tu ne pouvais pas lui faire faire plus que ce qu'il sera capable de faire *(Plouïe)* ; **Halles mond war an tu-eneb ahe feus un tamm bihen müoc'h liberte** : Tu peux aller en sens inverse là tu as un peu plus de liberté *(Plourac'h)* ; **Mïoc'h vïe goullet** : On demandait plus *(Plouïe)* ; **Mïoc'h vé barzh an ospital** : Il est plus (souvent) à l'hôpital *(Berrien)* ; **Be zo rassou-loned, houzoh walc'h ha' zo mïoc'h a gig warne evid war ar re-all** : Il y a de des races d'animaux, vous savez bien, qui font plus de viande que les autres *(Plouïe)* ; **Mi mïoc'h (e)vitout-te c'hoazh** : Moi encore plus que toi *(Skrigneg)* ; **Me(d) daon ! N'é ket te é müoc'h 'vi(d) ar re-all ! Gwich-all, houzoh walc'h, vije mo(d)-se** : Mais dam ! Ce n'est pas toi plus que les autres ! Autrefois, vous savez bien, c'était ainsi *(Skrigneg)* ; **Ha vise ar prajou gwleb vise lak(et) müoc'h an dour war'nê b(l)am d'ar yeot da bouss(añ) pet(r)a !** : Et il y avait les prés humides sur lesquels on mettait plus d'eau afin que l'herbe pousse quoi ! *(Kareis)*

- **An hanter-mïoc'h** : Deux fois plus ; **Oh gast ! Hemañ labour ! Paotr-powr ! Un hanter-mïoc'h (e)vid an heñi-all, teir gwech migoc'h !** : Oh putain ! Il travaille ! Mon pauvre ! Deux fois plus que l'autre, trois fois plus ! *(Landelo*
- **Mïoc'h evid a gav demp** : Plus qu'on ne le croit ; **Oh ya ! Ha mïoc'h 'vi(d) a gav demp !** : Oh oui ! Et plus qu'on ne le croit ! *(Skrigneg)*
- **Mignoc'hig a + *ano pl.*** : Légèrement plus de + *n.pl.* ; **Hag ar mestr nôa lar(e)t dê lar nôa un tïegezh ba Lannedern ha' oa un ti bras hag mignoc'hig a zouar oa 'e, sete ar mo(d)-se 'n-hi(ni) oagn deut da Lannedern** : Le maître leur dît qu'il avait une ferme à Lannédern, c'était une grande maison et il y avait aussi légèrement plus de terres, c'est donc de cette manière qu'ils vinrent à Lannédern *(Lannedern)*
- **Mïoc'h-mïañ / Müoc'h-müañ** : De plus en plus ; **Neuhe vïe gwraet mignoc'h diga'r laezh ha mïoc'h-mïañ saout-lard** : Alors on faisait plus avec le lait et de plus en plus de vaches à viande *(Plouïe)* ; **Müoc'h a blass deus, müoc'h-müañ deus o vlass bremañ (e)vid doa d'ar mar(e)-se** : Ils ont plus de place, ils ont de plus en plus de place maintenant, plus qu'ils n'avaient à cette époque-là *(Kallag)*
- **Mignoc'h 'vid boès** : Plus que d'habitude ; **Trenk-mat vé-hegn da gomañs, ba'r *Germaines* zo bla-m(añ), mignoc'h 'vid boès** : Elles sont bien aigres pour commencer, dans les Germaines qu'il y a cette année, plus que d'habitude *(Laz)*
- **Un hanter mignoc'h** : Deux fois plus ; **Hag c'hwi rey arc'hant dèoñ, un hanter mignoc'h (e)vid a houllo ganoc'h** : Et tu lui donneras de l'argent, deux fois plus que ce qu'il te demandera *(Plonee)*

**MUL** [myːl] : [***mul*** 1499] n.m. (pl. **-ed** ['myləd-t]) ; Mule / Personne peu loquace & ad. Qui n'avance pas (cheval)

**Hezh zo mul** : Il n'avance pas *(Skrigneg)* ; **Hezh zo ur mul** : Il est peu loquace *(Plouïe)* ; **Med gwech-all oa ur grec'henn (a-)bik hag a vije gwraet krec'henn-ar-mul deusouti** : Mais autrefois il y avait une montée abrupte qu'on appelait la montée de la mule *(An Uhelgoat)*

**MULOD** ['myːlɔd-t] : [***mulot*** 1659] n.m. (pl. **-ed** [my'lɔːdəd-t] **muloied** [my'lojəd-t]) ; Mulot

**Lod 'nê, ar muloded** : Certains d'entre eux, les mulots *(Ponvel)* ; **Ar muloied so da lahañ 'nê ah(e) !** : Les mots là, faut les tuer ! *(Poullaouen)* ; **Ya, ur logodenn hag ar muloded oa 'r re-vri-hir, houïet walc'h, ar re-se zebe ket ar c'hazh 'nê !** : Oui, une souris et les mulots étaient ceux au long nez, vous savez bien, ceux-là le chat ne les mangeait pas ! *(Ponvel)* ; **Ha 'benn ar fin ma lak(et) ur pech, goûd 'houz(e)s pet(r)a ma tapet ah(e) ? Ur**

**mulo ! Ha meus tapet-hezh, gou(d)e-se oa echou** : Et au final j'avais posé un piège, tu sais ce que j'ai attrapé là ? Un mulot ! Et je l'ai attrapé, après ça c'était terminé *(Poullaouen)*

**MUM** [mym] : pronom 1ère pers. pl. ; Nous (cf. **NIN / NOM**)

**MUNISSÏON** [myni'sijən] : [***munition*** 1633] n.m. (pl. **munissionou** [myni'sjɔ̃:nu]) ; Munition / & au pl. Projectiles (d'arme)

◆ Munition ; **Ka(v)et vije c'hoazh kalz munissionou chomet war-lerc'h ar bresel** : On trouvait encore beaucoup de munitions restées après la guerre *(An Uhelgoat)*

◆ Projectiles (d'arme) ; **Amañ gouee ar munissionou ba'r porzh du-mañ** : Les projectiles tombaient ici dans la cour chez moi *(Karnod)*

**MUNUD** [my:nəd-t] : [***munut*** XVIe] ad. ; Menu (-e) / Fin (-e)

**Koulskoude oa-hei munud a-walc'h** : Elle était pourtant assez menue *(Berrien)* ; **Me zo hond da gerc'had koat munud** : Je vais chercher du bois fin *(Plouïe)* ; **Set(e) ar mod-se ahe vé teil munud, sete oñ rekouret ga an dra-he !** : Ainsi donc comme ça on a du fumier fin, ça m'est donc d'un grand secours ! *(Skrigneg)* ; **Hag izhpenn-se an dou(a)r zo munud 'vel ludi** : Et de plus la terre est fine comme de la cendre *(Skrigneg)*

➢ **Sukr munud** : Sucre en poudre ; **Ro ar suk' munud din (e)ta** : Donne-moi donc le sucre en poudre *(Plouïe)*

**MUNUDIÑ** [my'ny:di] : [***munudi*** 1659] vb. ; Concasser

**Hag a vije munudet, neuhe dreilhet ha taolet dour war'naoñ da blam da zistrempañ 'nê** : Et alors on concassait, on hachait et jetait de l'eau dessus pour les détremper *(Skrigneg)*

**MUNUSER / MEUNUSER** [my'ny:zər] [mø'ny:zər] : [***munuser, menusér*** 1732] n.m. (pl. **-ien** [m(y/ø)nu'zɛrjən]) ; Menuisier

✗ *syn.* : ***amunuser***

**Hezh vis(e) troc'het, laron doc'h oa deuet ar meunuser d(é) Gergo pé vis(e) gwraet kirri ga rojou-kaoutchou** : On le coupait, je vous dis qu'un menuisier était venu à Kergo lorsqu'on faisait des charrettes à roues en caoutchouc *(Kleden)*

**MUNUT** ['my:nyd-t] : [***minud*** 1732] n.m. ; Minute

**Dow pe dri munut** : Deux ou trois minutes *(Kergrist)* ; **Sell ! N'on ket bet deg munut oh o(be)r 'naoñ** : Regarde ! Je n'ai pas été dix minutes à le faire *(Skrigneg)* ; **Ha pe-geid a chom c'hoazh ? – Div eur ha pemp munut** : Et il reste encore combien de temps ? – Deux heures et cinq minutes *(Skrigneg)* ; **Ba deg munut (a)naoñ oa ket deñn e-bed ba bourc'h Kleden kin !** : En dix minutes il n'y avait plus personne dans le bourg de Cléden *(Kleden)* ; **Oh ! Me a ra ma rubarb 'n-ur o(be)r ugent munut** : Oh ! Moi je fais la rhubarbe en vingt minutes *(Skrigneg)* ; **Passeet deg munut, ur c'hard-eur, ugent munut...** : Passés dix minutes, un quart d'heure, vingt minutes... *(Skrigneg)* ; **Ba dow pe dri munut oc'h gouest dé us(añ) toud ho falc'h pe ar valz ha droc'hi ket tamm e-bed gwelloc'h !** : En deux ou trois minutes, vous pouvez usez toute votre faux ou faucille et tu ne couperas pas mieux pour autant ! *(Kleden)* ; **Me(d) pé 'h eeh ba'r prad dïerc'hen deus ar mintin, pé 'h eeh ba'n dour pis(e) anoued, me(d) an dra-s(e) 'h ee kuit ba dow-tri mun(u)t heñ !** : Mais lorsque vous alliez dans la prairie nu-pieds le matin, vous aviez froid lorsque vous alliez dans l'eau, mais ça partait en deux ou trois minutes hein ! *(Kareis)*

**MUR** [my:r] : [***mur*** 1499] n.m. (pl. **-iou** ['myrju]) ; Mur / Muret

**Me ma gwraet un hangar da zigentañ ha goud(e)-se ma sa(v)et brik, sa(ve)t pevar mur, kloasonet ha-toud ha prenestou** : J'avais fait un hangar au départ et ensuite j'avais construit des parpaings, construit quatre murs, cloisonnés et tout et des fenêtres *(Skrigneg)*

**MUSE** [myze] : n.m. (pl. **-ou** [my'ze.u]) ; Musée

**Deus ar re-s(e) vé ket gwel(e)t kalz kin, me(d) gwel(e)t vé c'hoazh, fe ya ! Ya, ba'r muse weles, med pass 'hend-ell** : On n'en voit plus beaucoup, mais on en voit encore, ma foi oui ! Oui, t'en vois en musée, mais pas autrement *(Ponvel)*

**MUSELL** ['my:zɛl] : [***musell*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [my'zɛlu]) ; Lèvre / Babine

**Bulumet é ma musellou** : Mes lèvres sont infectées *(Poullaouen)* ; **Skalfou barzh da vusellou ha' ra poan 'è 'ha !** : Des gerçures aux lèvres qui font mal également ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Ya ! Ar musellou, skalfe(d) oa 'ziga'n anoued ha'n traou !** : Oui ! Les lèvres, c'étaient gercées par le froid et tout ! *(Lokarn)* ; **Ha pé na gwelet an den-se oa chomet sïoul ha laket e vis war e vusellou ha « roiñ peuc'h ! »** : Et lorsqu'il vit cet homme-là il resta calme, il mit son doigt sur ses lèvres, et « silence ! » *(An Uhelgoat)* ; **Lip(et) o ginou ma haotr ! Dond a ree an teod maes da lipañ o musello(u) ken mad 'vel oagnk !** : Ils s'en léchaient les babines mon garçon ! Leur langue sortait pour lécher leurs lèvres tellement elles étaient bonnes ! *(Plourac'h)* ; **War-lerc'h ar voenn vïent kass(e)t dé beuriñ ba'r parkeier ha war-lerc'h an ed vïent kass(e)t da frot(añ) o musellou deus ar sowl 'e** : Après la fenaison on les envoyait paître dans les champs et après les blés on les envoyait aussi frotter leur museau à du chaume *(Karais)*

**MUSETENN** [my'zɛtən] : [***musetenn*** 1992] n.f. (pl. **-ou** [myzɛ'tɛnu]) ; Musette

✗ *syn.* : ***pochon, sac'h***

**Sete vo ràet doc'h musetennou greunadou** : On vous donnera donc des musettes de grenades *(Pleiben)* ; **Laket na un hanter penn-loue daoñ ba'h ar vusetenn** : Elle lui avait mis une moitié de tête de veau dans la musette *(Skrigneg)* ; **Pé 'h ee an dud ar mod-se wichou da vala a'h ee wichou tammou bara gate ba o musetennou, houzoh walc'h** : Parfois lorsque les gens allaient ainsi marcher, ils emportaient parfois des bouts de pain dans leur musette, vous savez bien *(Skrigneg)* ; **Oh bah ! Me n'on ket 'hond da sklej(añ) an dra-he ba ma musetenn ! Me 'h a da zibiñ (a)naoñ dizhtu !** : Oh bah ! Moi je ne vais traîner ça dans ma musette ! Je vais le manger tout de suite ! *(Skrigneg)* ; **Heñ na ti e-bed 'è am(añ) 'ta ! (Ne)med i vustetenn ! Heñ vije 'h o(be)r an dro, me(d) hezh oa ur paotr chentil** : Il n'avait donc pas non-plus de maison ici ! Seulement sa musette ! Il faisait le tour, mais c'était un garçon gentil *(Skrigneg)* ; **Med 'benn ma lañset war ar vicher vis(e) popred un imaj deus ar massoner vis(e) ur vusetenn war i gein ha ur litrad-gwin barzh !** : Mais avant que je me sois lancé dans le métier, il y avait toujours une image du maçon portant une musette sur le dos contenant un litre de vin ! *(Lokarn)*

- **E benn ba'r vusetenn !** : La tête dans la musette ! (saoul) ; **Ah ! Vïe deut ma benn ganen-me d'ar gêr ba'r vusetenn, ya** : Ah ! J'étais allé à la maison avec la tête dans la musette, oui (saoul) *(Plouïe)*

**MUSIK / MEUSIK** ['my:zig-k] ['mø:zig-k] : [***music*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [my'ziku]) : (de la) Musique

**Me zo sod ga'r musik** : J'adore la musique *(Plouïe)* ; **Daoust ha-hañw zo un' bennañket ba'h an assamble hag a oar o(be)r musik** : Y a-t-il quelqu'un dans l'assemblée qui connaît la musique ? *(Skrigneg)* ; **Me n'ouon ket ar musik, sete n'on ket (e)vid c'hoa(r)i assames ganit** : Je ne connais pas la musique, je ne peux donc pas jouer avec toi quoi *(Skrigneg)* ; **Pegur ga hemañ-all oan ket gouest da c'hoa(r)i en-or lenn ar musik** : Car avec l'autre je n'étais pas capable de jouer tout en lisant la musique *(Skrigneg)* ; **Musik zo bet, dañset neus an dud** : Il y eut de la musique, les gens ont dansé *(Kallag)*

**MUSISSÏAN / MUSISSÏON** [myzi'sijən] [myzi'si:ɔ̃n] : [***musician*** 1632] n.m. (pl. **musissianed** [myzi'sjɑ̃:nəd-t]) ; Musicien

**Koulz (e)vel musissianed, (e)vel kanerien toud-ar-jeu a ouïe kano, ouïe ar meusik** : Comme les musiciens, les chanteurs et tout le tintouin savaient chanter, connaissaient la musique *(Plourac'h)*

**MUSUL / MUJUL** ['my:zyl ['my:ʒyl] : [***musul*** 1732] n.m. (pl. **-iou** [my'zylju]) ; Jauge (instrument de mesure, règle graduée) / Mètre-ruban

**Kemer(e)t vis(e) ar musul a-peu-prè deus ar roud** : On prenait à-peu-près la mesure de la roue *(Kareis)* ; **Me ma ur musul da lakad ba'r bidoniou ha vij(e) ket pemzeg litrad barzh** : J'avais une jauge pour mettre dans les bidons et il ne contenait pas quinze litres *(Karnod)*

**MUSULIÑ / MUJULIÑ** [my'zy:lə] [my'ʒy:lə] : [***musula*** 1732] vb. ; Mesurer

**Gwich-all vije musulet ar parkeier hag an traou** : Autrefois on mesurait les champs et tout *(Skrigneg)* ; **Ha seto vïe daw musul' ar bern plous, musul' ar bern foenn...** : Et il fallait donc mesurer le tas de paille, mesurer le tas de foin... *(Sant-Wazheg)* ; **Ma vefe bet voien da vusuliñ nerzh ur bramm me oa sur la me zo re dec'h !** : S'il y avait eu un moyen de mesurer la puissance d'un pet j'aurais été sûr de vous battre ! *(Poullaouen)* ; **Passeal ar regl war ar bord blame da vusuliñ (a)naoñ just** : Passer la règle sur le bord pour le mesurer précisément *(Poullaouen)* ; **Oh (e)tre ugent pe dregont santimetr, meus ket bet musulet heñi e-bed gwech e-bed** : Oh entre vingt et trente centimètres, je n'en ai jamais mesuré aucun *(Plouïe)* ; **Ya ! Na musuliet ga i vetr... Oh nondidïe !** : Oui ! Il avait mesuré avec son mètre... Oh nom de Dieu ! *(Plouïe)* ; **Beñ ur ruban deg-metr oa-hi ha an heñi vis(e) gati 'vusul' ar bern plous ha 'vusul' ar bern foenn ha'n traou...** : Ben c'était un ruban à mesurer de dix mètres et celui qui l'utilisait pour mesurer le tas de paille et pour mesurer le tas de paille et autres... *(Sant-Wazheg)* ; **Ha sell pa oa mujul(et) an teil a oa ar gont, med daon ! Oa ar c'hreis ha oa mann e-bed barzh (ne)med i loustoni ha tro-war-dro neuhe oa un tamm teil da lared oa ur bern teil a oa** : Et donc lorsque le tas fut mesuré, il y avait le compte, mais bon ! Au centre il n'y avait que ses saloperies et il y avait alors un peu de fumier tout autour pour dire que c'était un tas de fumier *(Skrigneg)* ; **Pilouet a vise laket ur vazh ar mo(d)-se (a-)dreus ha vise sko war penn ar vazh hag a vïe kasset ar pellañ omp bet gallet, goud(e)-se é musulet ga'r vazh hag an heñi nïe gwraet an trassou pellañ nïe gouneet** : Le quinet on mettait un bâton comme ça de travers et on frappait sur le bout du bâton et on l'envoyait le plus que nous pouvions, ensuite on mesure avec le bâton et celui qui avait fait les traces les plus loin avait gagné *(An Uhelgoat)*

**NA / NAG** [na(g)] : [vx. br. ***na***] conj. & part. excl. ; Ni / Que !

**Hep goulou nag alumetes** : Sans lumière ni allumette *(Ar Fouillez)* ; **Nag o zri krog em chupenn** : Voilà eux trois qui me crochent le blouson *(Ar Fouillez)* ; **Na dac'h a-be-lec'h teuen, na da be-lec'h oan o hond** : Ni d'où je venais, ni où j'allais *(Ar Fouillez)* ; **Ha n'o ket braw (e)vid ar sadorn nag ar sul** : Il ne fera pas beau le samedi ni le dimanche *(Skrigneg)* ; **N'ounn ket pe-naos na piw ziske an dra-he, med me meus ket bet disket heñ !** : Je ne sais pas comment, ni qui apprenait ça, mais moi je n'ai pas appris hein ! *(Skrigneg)*

- **Nag an dra-mañ hag an dra-mañ c'hoazh** : Et patati et patata ; **Hezh zo da o mod, hezh zo da o c'hlass nag an dra-mañ hag an dra-mañ c'hoa(zh)** : C'est selon leur mode, selon leur classe et patati et patata *(Plonee)*
- **Na goude + *vb. koñj.*** : Quand bien même ; **Ha pé zigouee dit-te na goude vijes 'labour(a)d ba'r parkeier dre-ahe his-se** : Et quand ça t'arrivais, quand bien même tu travaillais dans les champs par là comme ça *(Plouïe)*
- **Na panve + *vb.*** : Et cela même si ; **Un de(v)ezh, ur wech tre vare vise plijadur à 'hond d(a) haloupad ar vagasinou bras, gwel(ed) traou vraw, na panve vïe ket arc'hant...** : Une journée, une fois le temps on avait du plaisir à aller faire les grands magasins, voir de belles choses et cela même si on n'avait pas d'argent... *(Ar C'hastell-Ne)*

**NAC'HAÑ** ['nahə] : [***nach*** 1499] vb. ; Nier

**Med me joñje din lar nac'hañ toud ha lared nann ha nintra kén oa ket mad** : Mais je pensais que de tout nier et dire non et rien de plus ce n'était pas bien *(An Uhelgoat)*

**NADO / ADO** ['(n)ɑːdɔ] : [vx. br. ***notuid*** ; ***nadoez*** 1499 ; ***nadoz*** 1659] n.f. (pl. **-iou** [na'dɔju]) ; Aiguille

**Pass-gwlan n'é keme(d) un nado é, me(d) kalz brassoc'h !** : Le passe laine ce n'est qu'une aiguille, mais plus grande ! *(Skrigneg)*

- **Hezh choma e ado bras war e bouejou** : Sa grande aiguille reste sur les poids (il ne bande pas) *(Karais)*
- **Koueet an ado bras war ar pouejou** : La grande aiguille est tombée sur les poids (il ne bande plus) ; **Ar merc'h yowank neuhe pé oa-hi (é) hond d'o(be)r ga e baotr (e)vid ar wech kentañ ha oa an tamm kaoutchou oa-hè é hond da lak war ar penn ha koueet an ado bras war ar pouejou !** : Donc la jeune femme lorsqu'elle s'apprêtait à faire avec son gars pour la première fois et ils étaient en train de mettre le bout de caoutchouc sur le bout et la grande aiguille de tomber sur les poids ! *(Karais)*

**NÀER / ÀER** [(n)ɛːr] : (vx. br. ***natr*** ; ***azr*** 1499 ; ***aezr*** 1633] n.f. (pl. **-ed** ['(n)ɛːr(ə)d-t]) ; Vipère (cf. **GWIBER**)

**Ah ya ! Me(d) an dra-h(e) zo un àer ! Ar jilïenn-garzh** : Ah oui ! Mais ça c'est une vipère ! La couleuvre *(Skrigneg)* ; **Ah(e) oa ur bern stalvêr(e)d ba'r girjer ! Lem a vije an àer'd 'è** : Là il y avait énormément de tritons dans les talus ! Là où les vipères étaient aussi *(Skrigneg)* ; **Matresse an touristed vo brawoc'h dê sirkulañ ba'r vro, keit-ha teuy ket an nàer(e)d da lammad dê ga o divisker !** : Peut-être qu'il sera plus facile pour les touristes de circuler dans le coin, tant que les vipères ne viendront pas leur mordre les jambes ! *(Lannedern)* ; **Ha ahe oa nàered, heñ dape 'nê ha lake 'nê ba boutailhou hag ar vamm tàe da werzhañ 'nê da Gareis neu'n !** : Il y avait là des vipères, ils les attrapaient et les mettaient dans des bouteilles que ma mère venait alors vendre à Carhaix ! *(Landelo)* ; **Ba'r voutailh vé laket ur sourd, petraman ur gwlesker pe un nàer hag a vije laket boesson war'naoñ** : On met une salamandre dans la bouteille, ou-bien une grenouille ou une vipère et on ajoutait l'alcool *(Skrigneg)* ; **N'añw ket d(é) lar(e)d doc'h, toujust nise-heñw amzer d'ond dé gost(e) ar harzh ha oa e(rr)o-heñw (e)vel un nàer d'ond ba'r harzh** : Je ne vais pas vous dire, il avait tout juste eu le temps d'aller à côté d'un taillis et il arriva comme une vipère allant au taillis *(Kleden)* ; **Oh ya ! P(a) oa àer'd vije gwel(et), me(d) brem(añ) é (a)boe é lousow(et) an traou, vé ket gwel(et) kalz kin hañ ! Pugur ma'hat ar lousou n'a ket dê** : Oh oui ! On en voyait quand il y avait des vipères, mais maintenant c'est depuis que tout a été traité, on n'en voit plus beaucoup hein ! Puisque probablement que les traitements ne leur vont pas *(Skrigneg)*

- **Flemmet é bet ga'n nàer vragou** : Elle a été piquée par la vipère de pantalon (mise enceinte) *(Kallag)*

**NAI** [naj] : coll. ; Lentes (cf. **NE**)

**NANN / NONN** [nɑ̃.n] [nɔ̃.n] : [***nann*** 1716] ad. de nég. ; Non (le plus souvent en réponse à une question interro-négative)

**Nann, gwech e-bed** : Non, jamais *(Plouïe)* ; **Ah nann 'ha, otro-person** : Ah non alors, monsieur le recteur *(Lokmarïa)* ; **N'eus ket voien dispak an ed, nann** : On ne peut pas étaler le blé, non *(Plouïe)* ; **Oaint ket traou kozh anê, nann, traou digourdi !** : Ce n'était pas de vieux animaux, non, des animaux dégourdis ! *(Plonee)* ; **Nann 'ha gast !** : Ah putain non ma foi ! *(Plouïe)* ; **Nann, nann, tin ket kin ! Kenavo !** : Non, non, je ne viendrai plus ! Au revoir ! *(Kleden)* ; **Ha nonn ! Pé mijemp c'hoant da zib(r)iñ vije vïou fritet** : Ah non ! Lorsque nous avions faim il y avait une omelette *(Berrien)* ; **Oa ket moien da lared nann** : On ne pouvait pas dire non *(Lokarn)* ; **Nann, impossubl oa lared nann** : Non, c'était impossible de dire non *(Lokarn)* ; **An dra-he vé ket gwraet kin, yeo ? Oh nann** : Ça ne se fait plus, si ? Oh non *(Plouïe)* ; **Nann ! Gwech e-bed !** : Non ! Jamais ! *(Skrigneg)*

- **Nañ-nann** [nɑ̃'nɑ̃n] : Non-non ; **Ah gast nañ-nann ! Traou ar mod-se vênt ket gwraet amañ gi-mañ !** : Ah putain non-non ! On ne fait pas des choses comme ça ici ! *(Landelo)*

**NAON** [nɑ̃wn] ['nɑːwən] : [vx. br. ***nauuen*** ; ***naffn*** 1499 ; ***naoun*** 1632] n.m. ; Faim

✗ *m. dér.* : ***dinaon***

**Naon meus** : J'ai faim ; **Komañs a ra an naon d'ond din** : Je commence à avoir faim *(Plouïe)* ; **Oh sort e-bed meus ket naon !** : Oh rien du tout je n'ai pas faim *(Berrien)* ; **Ah ya ! Ha rond o c'hov ! Oagn ket ga'n naon heñ !** : Ah oui ! Le ventre rond ! Ils n'avaient pas faims hein ! *(Plourac'h)* ; **Oh weo ! (A-)benn bremañ heus un tamm naon, un tamm gout da zibiñ !** : Oh si ! Pour maintenant tu as un peu faim, un peu d'appétit pour manger ! *(Berrien)* ; **(A-)bénn teuy naon domp, nom yehe d'ar gusun** : Quand nous aurons faim, nous irons à la cuisine *(Laz)* ; **Meñ meus bet naon meur a wech** : Moi j'ai eu faim maintes fois *(Plonee)* ; **Ga'n dra-he neump bet chañs, na pad ar bresel na nintra eh beñ neump ket bet naon, ah nann !** : Avec ça nous avons eu de la chance, ni pendant la guerre ni rien eh ben nous n'avons pas eu faim, ah non ! *(Sant-Wazheg)* ; **Oh ! An heñi bihen zo 'ouelañ ! Naon neus – Neus ket, à powes dibiñ (e)mañ ! Kentoc'h é skuizh !** : Oh ! Le petit pleure ! Il a faim ! – Non, il vient de manger ! C'est plutôt qu'il est fatigué ! *(Skrigneg)*

- **Naon-du** : Grande faim / Faim de loup ; **Naon-du meus** : J'ai une faim de loup
- **Torriñ e naon** : Casser sa faim ; **Med dé dorriñ hon naon ha' brenemp ha vis(e) boutikou deus ar re-s(e)… Ur brïochen vis(e) prenet** : Mais pour casser notre faim, nous en achetions, il y avait des boutiques de celles-là… On achetait une brioche *(Kergloff)*
- **Troc'hañ naon** : Couper l'appétit ; **E naon zo troc'het daoñ** : Il a l'appétit coupé *(Plouïe)*
- **Mervel ga'n naon** : Mourir de faim ; **Ma n'añw ket da gass un dra bennañket daoñ, a varvo ga'r riw ha ga'n naon ha ga'r sec'hed !** : Si je ne vais pas lui envoyer quelque chose, il va mourir de froid, de faim et de soif ! *(Skrigneg)*

**NAONTEG** ['nɑ̃wnteg-k] ['nɔ̃nteg-k] : [vx. br. ***naudeg*** ; ***nauntec*** 1499] ad. num. card. ; Dix-neuf

**Sell mougour me zo ganet ba ar blavezh naonteg-kant tri ha tregont** : Donc puisque je suis né en dix-neuf cent trente-trois *(Plourac'h)* ; **Naonteg la ha pe(va)r-(ug)ent** ['nɔ̃ntəgla a 'pɛ:rjən] : Quatre-vingt-dix-neuf ans *(Kergrist)* ; **Sete pa oan-me keme(d) pemzeg la, ar re-he oa deja naonteg-ugent la** : Donc lorsque je n'avais que quinze ans, elles avaient déjà dix-neuf ou vingt ans *(Skrigneg)* ; **Chomet oa bet bew da-beked n(a)onteg seiteg ha tr(i)-ugent ha oa bet operet ba n(a)onteg pe(va)r ha tr(i)-ugent** : Il resta vivant jusqu'en dix-neuf (cent) soixante-dix-sept et il fut opéré en dix-neuf (cent) soixante-quatre *(Lokarn)*

**NASK** [nask] : [***nasq*** XV[e]] n.m. (pl. **-ou** ['nasku]) ; Entrave

**Un nask-saout** : Une entrave à vache *(An Uhelgoat)*

**NATUR** ['natyr] : [***natur*** 1499] n.f. (pl. **-iou** [na'tyrju]) ; Nature

**Adrame vise re yin an a(v)el vïe ket gouest an natur (ar yeot) da labourad tamm e-bed** : Parce que le vent était trop froid la nature (l'herbe) ne poussait pas du tout *(Plouïe)* ; **Kar an natur soegn ar pe(va)r kleñved war pemp** : Car la nature soigne les quatre maladies sur cinq *(Kallag)* ; **Hezh 'h a ba'n natur ar mo(d)-s(e) ha war-lerc'h pé (e)n-om goll-heñw** : Il va dans la nature comme ça et ensuite lorsqu'il se perd *(Kleden)* ; **Klemmerien dre natur** : Des plaintifs par nature *(Poullaouen)*

**NATURALISIÑ** [natyra'li:zi] : [***naturalisiñ*** 1992] vb. ; Naturaliser

**Choas 'tre mond d'ar gêr pe 'n-om naturalisiñ** : Choisir entre rentrer chez soi ou se naturaliser *(An Uhelgoat)*

**NATUREL** [na'ty:rəl] : [***natural*** 1530] ad. ; Naturel (-le)

**Se zo ur vaksinassïon naturel** : C'est une vaccination naturelle *(Kallag)*

**NAW** (devant « **eur** » **NAV**) [naw] : [vx. br. ***nau***] nombre ; Neuf

**Ba ur feurm vije naw pe deg (a) geseg** : Il y avait neuf ou dix chevaux dans une ferme *(Skrigneg)* ; **Po kime be ba du-mañ (a-)benn nav eur just** : Tu n'auras qu'à être chez moi pour neuf heures pile *(Landelo)* ; **Nav eur** ['nɑ:vər] **deus an nos** : Neuf heures du soir / Vingt-et-une heures *(Landelo)* ; **Naw ene war beg ur pik-lann** : Neuves âmes à la pointe d'une épine d'ajonc *(Lokarn)* ; **Sete oa-hañw lak(et) tre naw bleg ba'n toull** : On le mit donc exactement en neuf plis dans le trou *(Landelo)*

**NAWES** ['nawəz-s] : [vx. br. ***naues***] n.f. ; Chenal de moulin

**An dra-he zo un nawes** : C'est un chenal de moulin *(Speied)* ; **Ar bir, an dra-s(e) so un dra gwraet, pa un nawes 'n-im ra i-hun** : Le bief de moulin, c'est quelque chose de fait, quand un chenal se fait tout seul *(Speied)* ; **Welc'h an dilhad vïe gwraet ba-tal ar feunteun petram ba'n nawes 'ta !** : On lavait le linge près de la fontaine ou-bien donc dans le chenal du moulin ! *(Speied)* ; **Ha an nawes oa 'n heñi zo penn-a-benn ar prajeier, ni a ra an nawes da hounn(ezh)** : Et le chenal c'était celui qui est d'un bout à l'autre des près, nous l'appelons le chenal *(Speied)* ; **Dond a ree an dour war 'r prajeier da 'n nawes go(ude)-se, med ar mod-all da 'n heñi vïe 'tigass an dour d'ar vel(e)n vis(e) laret ar bir da'nèoñ** : L'eau venait dans les près du chenal ensuite, mais sinon on appelait « ar bir » de celui qui amenait l'eau ou moulin *(Speied)*

**NAY** [naj] : [***nai*** 1890] ad. ; Givré (-e)

➢ **Sod-nay** : fig. Fondu / Givré *(Poullaouen)*

**NAZED** ['nɑ:zəd-t] : ad. ; Ennuyeux (-se)

**An dra-he zo nazed d'o(be)r** : C'est ennuyeux à faire *(Plouïe)*

**NE / NAI** [ne:] [naj] : [***nez*** 1499] coll. ; Lentes

**Ah ni neump ket bet low ! Na nai ba ma benn na nitra !** : Ah nous n'avons pas eu de parasites ! Ni de lentes sur la tête ni rien *(Plonee)*

**NEANT** ['ne:ən] : [***neant*** XV[e]] ad. ; Inexistant / De rien du tout / Nul (-le)

**Hemañ n'é den e-bed, hezh so neant !** : Il n'est personne, il n'est rien du tout ! *(Plonee)* ; **Ahe oa un tamm adjudant lor, un tamm den neant-tre !** : Là il y avait un petit adjudant veule, un petit gars de rien du tout *(Pleiben)* ; **Se vemp lared dalc'h-mad, kar hor lesvamm mod-ell oa neant un tamm !** : Nous disons ça constamment, car sinon notre marâtre était un peu nulle *(Poullaouen)* ; **Neant ! Un dèn ha' ree ket kalz tra oa neant !** : Nulle ! Une personne qui ne faisait pas grand-chose était nulle ! *(Poullaouen)* ; **Un dèn neant !** : Une personne nulle *(Poullaouen)*

**NEANTELLIÑ** [neɑ̃n'tɛli] : vb. ; fig. Casser (*qqn.*) / Détruire (*qqn.*)

**An eil vij(e) 'neantelliñ igile** : Ils se cassaient l'un l'autre *(Skrigneg)* ; **Neantelliñ, an eil zo 'tiskariñ egile, ma-keres, 'tisput(iñ) egile** : Casser, l'un rabaissant l'autre, si tu préfères, disputant l'autre *(Skrigneg)* ; **Ha pé 'n-om ga(v)ent assames a vijent à neantelliñ an eil ha igil(e) anê !** : Et lorsqu'ils se retrouvaient ensemble, ils se cassaient l'un l'autre ! *(Skrigneg)*

**NEANTEREZH** [neɑ̃n'tɛːrəz-s] : [***neanterezh*** 1992] n.m. ; Objets de rien / Babioles

✗ *syn.* : ***abusetes, bistrak***

**An dra-he zo neanterezh** : Ce sont des babioles *(Karnod)*

**NEANTISSIÑ** [neɑ̃n'tisi] : [***neantissa*** 1732] vb. ; Anéantir / & Descendre (*qqn.*) en flammes

**Ma mamm-gozh, ma-keres, vije à neantissiñ hi merc'h-kàer, da ziskar 'nèi** : Ma grand-mère, si tu préfères, descendait sa belle-fille en flammes, pour la rabaisser *(Skrigneg)*

**NEB** [neb-p] : ad. & prép. ; Contre / Opposé (-e) à (cf. **(A-)ENEB**)

**NEB / NEP** [neb-p] : Nul / Quiconque / & parfois confondu avec **HEP / HEB** : Sans

**Ah gast ! Neb ar soc'h a droieh ket douar (aha)noh 'è !** : Ah putain ! Vous ne travailliez pas la terre sans socle non-plus ! *(Speied)* ; **N'oc'h ket gouest gol gàer da gaosèl deus maner ar Rusquec neb kaosèl deus ilis Sant-Herbod ha an eil ha heben** : Vous ne pouvez pas parler proprement du château du Rusquec sans parler de l'église de Saint-Herbot, et vice-versa *(Landelo)* ; **Pe(va)r mis on bet neb kaoud gwenneg e-bed !** : J'ai été quatre mois sans avoir un sou ! *(Plonee)* ; **Neb ober nitra heñ** : Sans rien faire hein (de mal) *(Landelo)* ; **Neb a son ga'r binïou** : Quiconque sonne du biniou *(Poullaouen)* ; **Deut an nos hat neb loar na nitra** : La nuit vint ma foi sans lune ni rien *(Landelo)* ; **Ba un tu menneket ma keuñ bi gwraet un dra-all, kar matre'n vis(e) bet digoueet ur maleur dre mé faot, neb lak (a)nèoñ da zigoueiñ** : D'un côté je regrettais de ne pas avoir fait autre chose car peut-être un malheur serait arrivé par ma faute sans, sans le vouloir *(Kleden)* ; **Neb ar soc'h a droiès ket douar** : Sans le soc tu ne tournais pas la terre *(Speied)* ; **Gwech-all vïe kalz bigwal(e) neb tad e-bed** : Autrefois il y avait beaucoup d'enfant sans père *(Kergloff)*

- **Ar bed zo e krap, an neb a dap a dap / An neb na dap ket a skrap** : Le monde est en suspend, quiconque attrape attrape / Quiconque n'attrape pas gratte (c-à-d. C'est marche ou crève) *(Plouïe)*
- **Neb abeg** [ne'bɑːbəg-k] : Sans raison ; **N'é ket neb abeg ma tàont ket ken stank ba'r vro** : S'ils ne viennent plus aussi nombreux dans la région ce n'est pas sans raison *(Poullaouen)*
- **Neb tu d'egile** : Sens dessus dessous ; **Ahe oa hent gar Sant-Hern, toud ar machinou delc'het ga'r Boched neb tu d'egile** : Il y avait là la gare de Saint-Hernin, toutes les machines gardées par les Boches sens dessus dessous *(Kleden)*

**NEB-LEC'H / NIMB-LEC'H** [ne'blɛh] [nim'blɛh] : [***neplech*** 1499] ad. ; Nulle part

**Ahe miche ket droed d'ond nimblec'h e-bed !** : Là j'aurais le droit d'aller nulle part ! *(Skrigneg)* ; **Ni mamp ket droad da gaosèl nimblec'h e-bed !** : Nous n'avions le droit de parler nulle part *(Skrigneg)* ; **Med oa ket braw neu'n 'è, oa ket choukour deus nimblec'h e-bed, hei chome he-hun ga c'hwec'h (a) vigwal(e) hañ !** : Mais alors ce n'était pas facile non-plus, il n'y avait d'aide de nulle part, elle restait seule avec six enfants hein ! *(Ponvel)*

**NEC'H** ['nex-h] : [***nech*** 1575] n.m. ; (de l') Inquiétude

- **Kaoud nec'h** : Être inquiet ; **Me(d) an heñi nefe añwn ahe deus 'n nos 'e nefe kalz nec'h kajimant ! Pugur lod 'nê nïe añwn hardi !** : Mais celui qui, là la nuit, aurait peur serait également quasiment très inquiet ! Puisque certains avaient extrêmement peur ! *(Brennilis)*

**NEC'HAMANT** [ne'ɦɑ̃mən] : [***nechement*** 1499] n.m. ; Inquiétude

**Direnket ma spered ga'n nec'hamant an de-se** : Mon esprit dérangé par l'inquiétude ce jour-là *(An Uhelgoat)*

**NEC'HAÑ** ['neːɦə] : [***nichiff*** 1499 ; ***nec'hi*** 1659] vb. ; (se) Gêner

**N'on ket bet nec'het** : Je ne me suis pas gêné *(Ar Fouillez)* ; **Set(u) hoñzh vije bet nec'het genin 'ha** : Elle aurait donc été gênée à cause de moi ma foi *(Berrien)* ; **Med, me lar dit omp bet nec'het ga hoñzh** : Mais je te dis qu'on a été gêné par elle *(Skrigneg)* ; **Me n'oun ket nec'het ga kerseg (a)ha(n)on !** : Je ne suis pas gêné par des chevaux ! *(Landelo)*

- **Be tapet nec'het** : Se trouver gêné (-e) ; **Houzh vïe bet tapet nec'het 'e !** : Elle se serait trouvée gênée également ! *(Ponvel)*
- **(E)n-om ga(v)oud nec'het** : Être gêné (-e) ; **Ha 'h ee d'o(be)r ar golo-pod, pedur homañ pa 'n-om ga(v)e nec'het, pa ga(v)e den e-bed da zimeïñ gati, a'h ee gad kajimant vorz-piw** : Et il devenait le père nourricier, puisqu'elle s'était retrouvée gênée, vu qu'elle ne trouvait personne pour se fiancer, elle allait quasiment avec n'importe qui *(Skrigneg)*
- **Nec'hañ ba *ub.*** : Se gêner pour *qqn.* ; **Rant ket foutre-kàer ! N'egn ket nec'het ba'nnoc'h, n'egn ket nec'het !** : Ils s'en foutent complètement ! Ils ne se gênent pas pour nous, ils ne sont pas gênés *(Plonee)*

**NEDELEG** [(n)ne'deːləg-k] : [***nedelec*** 1499] n.m. ; Noël

**Gouel-Nedeleg** : La fête de Noël ; **Un tamm bihen (a-)raog Gouel-Nedeleg** : Un petit peu avant Noël *(An Uhelgoat)* ; **Ton amzer Nedeleg, heñ bade ket pell 'nèoñ** : Le ton du temps de Noël, il ne durait pas longtemps *(Laz)* ; **Nedeleg neu'n 'h ee an dud d'an aver(e)nn hanter-noñs** : À Noël alors les gens allaient à la messe de minuit *(Kleden)* ; **Ba Nedeleg, (a-)benn-neuhe oar komañs da gaoud tammou traou (me)mes-tra**: À Noël, pour-lors on commençait à avoir quand-même quelques trucs *(Skrigneg)* ; **Ha pep-hini oa kontant deuh ar pezh na bet hezh da Nedeleg** : Et chacun était contant de ce qu'il avait eu pour Noël *(Skrigneg)* ; **Ah ! Mamm-gozh, moien**

**(v)o din d'ond da basseal Nedeleg ar bla-mañ ?** : Ah ! Grand-mère, pourrai-je venir passer Noël cette année ? *(Skrigneg)*

- **Aval-Nedeleg** : trad. Orange (fruit) ; **Gwech-all vise rôet un awal-nedeleg d'ar vugwale (ne)med da Ouel-Nedeleg** : Autrefois, on offrait une orange aux enfants seulement à Noël *(Plouïe)*
- **Foar-Nedeleg** : La foire de Noël ; **Houzh vije gwraet Foar-Nedeleg deusouti** : On l'appelait la foire de Noël *(An Uhelgoat)*
- **Nos-Nedeleg** : Réveillon de Noël ; **Me oa ma-hun 'e da ze an nos-Nedeleg** : Moi aussi j'étais seule le jour du réveillon de Noël *(Skrigneg)*
- **Sko(u)d-Nedeleg** : La bûche de Noël ; **War an hent oa ket koat (e)vel bremañ ! Hag vis(e)-hañw klass skoud-Nedeleg ahe** : Il n'y avait pas de bois sur la route comme maintenant ! Et il cherchait là la bûche de Noël *(Kleden)*

**NEIZH / NIZH** [(n)ɛjz-s] [niːz-s] : [vx. br. ***nith*** ; ***nezz*** 1499 ; ***neiz*** 1632] n.m. (pl. **-ou** ['(n)ɛjzu] **nijow** ['niːʒɔw]) ; Nid

**Ar giminigell a ra he neizh ba'r jiminal** : L'hirondelle fait son nid dans la cheminée *(Plouïe)* ; **Kêh dé laken ur boud-lann dé hou(zh) ba hi neizh !** : Allez lui mettre une branche d'ajonc dans son nid ! *(Laz)* ; **Lak a rên koat ba'r c'hrow ha meus (iv)e gwelet neizhou raied** : Je mettais du bois dans la crèche et j'ai aussi vu des nids de rats *(Plouïe)* ; **Un neizh bras** : Un grand nid *(An Uhelgoat)* ; **Ah ! N'ounn ket p(e)-lec'h a regn o neizh 'ha ! Ar merien-askelled !** : Ah ! Je ne sais pas où elles font leur nid ma foi ! Les fourmis ailées ! *(Laz)* ; **Ma Doue ! Te zo braw barzh da wel(e) ah(e) ! 'Vel ba'h un neizh out !** : Mon Dieu ! Tu es bien là dans ton lit ! Tu es comme dans un nid ! *(Skrigneg)* ; **Yann oa 'h ober tro ar neizhou ha na ka(v)et ar yar, houzh oa o sklokal war ar vïou** : Yann faisait le tour des nids et il trouva la poule, elle gloussait sur les œufs *(Landelo)* ; **Dôet é ar vi, koueet ba'n neizh** : L'œuf est pondu, tombé dans le nid *(Lannedern)* ; **Ne gavont ke kén il d'ober o neizhou** : Ils ne trouvent plus de lierre pour faire leurs nids *(Poullaouen)* ; **Ar yar vije skloket war he neizh** : La poule gloussait sur son nid *(Plouïe)* ; **An neizhou mouilc'hi, drasked ha kegened vije sterd da gaoud** : Les nids de merles, de grives et de geais étaient difficiles à trouver *(An Uhelgoat)* ; **Pa zo ur skalf ba'h ar voger ahe, ar re-he ra o neizh ba(r)zh-ene !** : Lorsqu'il y a là une fente dans le mur, elles y font leur nid ! (fourmis ailées) *(Skrigneg)* ; **Me(d) bremañ n'eus ket kin nintra, vé ket gwel(et) memes 'e un (n)eizh, n'eus ket (n)eizhou !** : Mais de nos jours il n'y a plus rien, on ne voit même pas un nid, il n'y a plus de nids ! *(Plonee)* ; **An 'eizhou-bran, ar vïou ha vïe riñset ar re-he ha gwraet ho kolierou gate goud(e)-se 'e !** : Les nids de corbeaux, les œufs, on les vidait et vous en faisiez ensuite aussi des colliers ! *(Kolloreg)* ; **Me(d) pezh é, pé vïe klask(et) 'eizhou ar lapoussed, vïe digass(e)t ar vïou d'ar gêr, goud(e)-se vïe gwraet berniou neuhe ba douar-gô(e)d hag a vïe dow-tri neuhe 'c'hoa(r)i** : Mais ce qu'il y a c'est que lorsqu'on cherchait des nids d'oiseaux, on ramenait les œufs à la maison, ensuite on faisait alors des tas dans une taupinière et il y avait alors deux-trois à jouer *(Kolloreg)* ; **Pa teue ar poent d'an neizhou-lapoussed a'h eemp assames da glask lapoussed hag an hi(ni) a ga(v)e ar mïañ (a) vïou neuhe vije gwraet ur fritadenn-vïou pa 'n-om ga(v)emp ba'r yêr !** : Lorsque le moment venait des nids d'oiseaux, nous allions ensemble chercher des oiseaux et on faisait une omelette à celui qui trouvait alors le plus d'œufs lorsque nous rentrions à la maison ! *(Skrigneg)*

- **Lak(ad) ar lapouss ba hi neizh** : Avoir une relation sexuelle (mot-à-mot : Mettre l'oiseau dans son nid) ; **Damaig vo laket ar lapouss ba hi neizh** : Il va bientôt se la faire / Il est sur un coup *(Plouïe)*
- **Neizhou-yér** : Nids de poule ; **Toullet neizhou-yér barzh ar lor-zi douar** : Des nids de poule formés sur le sol de terre battue *(Poullaouen)*
- **Nizh-merien** : Fourmilière *(Kergrist)*

**NEIZHAD** ['nɛjzəd-t] : [***neiz(y)ad*** 1732] n.m. ; Nichée (de) / Nitée (de) / & Nuée (de)

◆ Nichée (de) ; **Barzh kreis ar harzh so ur pezh neizhad-vïou ! Matresse (v)o unneg vi barzh** : Au centre du talus, il y a une grosse nichée d'œufs ! Il y en aura peut-être onze *(Skrigneg)*

◆ Nitée (de) ; **Ha du-mañ, ba mis-k(w)enngolo vé un neizhad merien-diweskell ba'h ar voger hag é red diñ lakad dour berv(et) war'nê beb pla, pugur ar re-he teu ba 'n ti mod-all !** : Et chez moi, au mois de septembre il y a une nitée de fourmis ailées dans le mur, il faut que je mette de l'eau bouillie dessus chaque année, puisque sinon ils viennent dans la maison ! *(Skrigneg)*

◆ Nuée (de) ; **Ah sellet ! Ahe zo un neizha(d)-gwenan 'hond da bos(añ) un tu m(e)nneket !** : Ah regardez ! Là y a une nuée d'abeilles qui va se poser quelque part ! *(Skrigneg)* ; **Un neizh(a)d-gwen(an), a-wichou vent toud (a)ssam(e)s à ho(r)tos posañ ba-lem a vé ar vamm deusoute** : Une nuée d'abeilles, elles sont parfois toutes ensemble à attendre de se poser là où est la reine d'entre elles *(Skrigneg)*

**NEKON** ['nekɔ̃n] : [***negun*** 1499] ad. ; Aucun

**Aet oain da gerc'had ar saout d'ar gêr, med ne oa nekon e-bed kin ba'r park !** : J'étais allé chercher les vaches pour les ramener à la maison, mais il n'y en avait plus aucune dans le champ ! *(Plouïe)*

**NEMED / NIMED** [(ne)'mɛd-t] [ni'mɛ(d-t)] : [***nemet*** 1499] ad. ; Que / Seulement / Sauf (que) (cf. **KEMED**)

- **Nemeton / Nemedon** [ne'metɔn] [ne'metɔn] [ne'medɔn] : Sauf moi ; **An dra-he ne sell (ne)medon** : Ça ne regarde que moi *(Poullaouen)*
- **Nemetout / Nemedout** [ne'metut] [ne'metut] [ne'medut] : Sauf toi
- **Neme(n)toñ / Nemetañ / Nemedoñ** [ne'metɔ] [ne'metɑ̃] [ne'mɛ̃ntɔ] [ne'medɔ] : Sauf lui
- **Nemeti / Nemedi** [ne'meti] [ne'medi] : Sauf elle
- **Nemetemp / Nemetamp / Nemedemp** [ne'metəmp] [ne'metɑ̃mp] [ne'medəmp] : Sauf nous
- **Nemetoc'h / Nemetac'h / Nemedoc'h** [ne'metɔh] [ne'metah] [ne'medɔh] : Sauf vous

➢ **Nemetè / Nemedè** [ne'metɛ] [ne'medɛ] : Sauf eux (elles)

**Pé oa c'hwec'h eur 'med deg** : Lorsqu'il fut six heures moins dix *(Skrigneg)* ; **Ma ket sellet 'med ba un tu** : Je n'avais regardé que d'un côté *(Kolloreg)* ; **Hezh neus ket kred 'med daoñ e-hun** : Il n'a confiance qu'en lui-même *(Plouïe)* ; **Ha lod n'eont ket 'med d'an de-se** : Et certains ne vont que ce jour-là *(Skrigneg)* ; **Ha red dê pa vegn o-dow assames, o-dow n'eint ket sañset d'o(be)r 'med un' !** : Et il leur faut quand ils sont tous les deux ensemble, tous les deux ne sont censés ne faire qu'un ! *(Plourac'h)* ; **Beñ ya ! Me(d) daon ! Vij(e) ket traou 'me' mo(d)-se !** : Ben oui ! Mais dam ! Il n'y avait que des trucs comme ça ! *(Skrigneg)* ; **Sete pet(r)a neus gwraet 'med prenañ un trakteur bihen ! Oa an eil barzh Skrigneg** : Qu'a-t-il donc fait si ce n'est acheter un petit tracteur ! C'était le deuxième à Scrignac *(Skrigneg)* ; **N'eus nitra d'ober nemed en-om chechañ** : Il n'y a rien d'autre à faire que de se retirer *(Ar Fouillez)* ; **Ma ket gwel(et) neme' an dra-he, sete gis-se ouïen ket pe-naos oa lec'h-all** : Je n'avais vu que ça, ainsi donc je ne sais pas comment c'était ailleurs *(Berrien)* ; **Ya, gall a ran taped lod nemed ar re-he ra n'ounn ket ped ar bla, un' anê pe dow ray matresse izhpenn kant ba ur bla** : Oui, je peux en attraper certains seulement ils en font je ne sais combien l'an, un ou deux d'entre eux feront peut-être plus de cent en un an *(Plouïe)* ; **No ket gwraet 'med stagañ digenin** : Il n'aura fait que commencer à s'occuper de moi *(Kolloreg)* ; **Ma mamm-gozh sur hag a oa-i in kernevodes heñ ! Meus ket bet anveet 'nèi 'med mod-se !** : C'est certain que ma grand-mère était en « kernevodes » hein ! Je ne l'ai connu que comme ça ! *(Skrigneg)* ; **Ah an dra-he vije ket gwraet 'med seulamant (e)vidoc'h, (e)vid an ti ! (E)vid ar familh !** : Ah ça se faisait seulement pour toi, pour la maison ! Pour la famille ! *(Berrien)* ; **Pe oan bihen gaosee ke(t) (a)n dud 'med brezhoneg** : Quand j'étais petit les gens ne parlaient que breton *(Duod)* ; **Hag a oa sort e-béd ba'n ti ahe, nime' un daol ha' oa ba'r c'horn ahe** : Et il n'y avait absolument rien dans la maison là, seulement une table qui se trouvait là dans le coin *(Plouïe)* ; **Meus ket bet klêt 'med an dra-he** : Je n'ai entendu que ça *(Berrien)* ; **Me reen ket mann (e-)bed 'med ren ar c'heseg (aha)naon** : Mais je ne faisais rien d'autre que de conduire les chevaux *(Speied)* ; **Gan(et) e Kalaner, (a)boe meus ket kuitê(t) Kalaner 'med pad ma goñje** : Né à Calanhel, depuis je n'ai pas quitté Calanhel sauf pendant mon service militaire *(Kalaner)* ; **Me meus ket poan 'med ba un troad ha a welc'hin kimed un' 'ha !** : Je n'ai mal qu'à un pied je n'en laverai donc qu'un seul *(Skrigneg)* ; **Petra neus gwraet heñw 'med stank ar wazh, eh ya paotr !** : Qu'a-t-il fait si ce n'est obstruer le ruisseau, eh oui gars ! *(Ponvel)* ; **Me meus ket gwraet 'med gwel ar wazh passeal ahe dalc'h-mad hag e-se aboe me meus joñj** : Moi je n'ai toujours fait que voir le ruisseau passer ici et ça d'aussi loin que je me rappelle *(Ponvel)* ; **Me meus dow, boutig-falc'h barzh du-m(añ), me(d) re mann e-bed 'med da lak ar men-hegor'nn neuhe** : Moi j'ai deux coffins chez moi, mais des pour rien d'autre que pour mettre alors la pierre à faux *(Skrigneg)* ; **A-raog vïe teil ba-dan ar lon(ed) ar mo(d)-se ha vis(e) ket skarzh(et) 'med tro gouel-Nedeleg ha neu'n tro (a)n de kentañ 'r bla, ahe vis(e) an devechou kass-teil** : Avant il y avait du fumier sous les bêtes comme ça et on ne vidait que vers Noël et alors vers le premier de l'an, là c'étaient les journées d'envoi de fumier *(Speied)* ; **Oh nann, lahañ na reemp ket, 'med demp hon-hun** : Oh non, nous ne tuions pas, seulement pour nous seuls *(Berrien)* ; **N'eus ket, koulz é lared, n'eus ket just 'med ar garrierenn ba'h ar Wask** : Il n'y a, autant le dire, il n'y a juste que la carrière du Goasq *(Skrigneg)* ; **Me oan ket mad 'med d'o(be)r an dra-h(e)** : Moi je n'étais bonne qu'à faire ça *(Skrigneg)* ; **N'eus ket kin 'med un'** : Il n'y en a plus qu'une *(Lokarn)* ; **Meus ket bet klêt 'med an dra-he !** : Je n'ai entendu que ça ! *(Lokmarïa)* ; **Dre-as(e) vise ket ka(v)et 'med bar(a)-du pad ar bresel** : Par là on ne trouvait que du pain noir durant toute la guerre *(Motre)* ; **Pugur n'é ket bet 'med klañw delc'h-mad, meus gwraet 'med aneo (a)nèi klañw gwech e-bed** : Puisque elle n'a toujours été constamment que malade, je ne l'ai jamais connue que malade *(Kallag)* ; **Neus ket bet disket 'med ba'h ar skol** : Il n'a appris qu'à l'école *(Skrigneg)* ; **Ah daon ya ! Pugur meus ket gwraet 'med an dra-he** : Ah dam oui ! Puisque je n'ai fait que ça *(Skrigneg)* ; **Oa ket lec'h-all 'med un' ba'h ar bourk amañ hi-mañ hag a'h ee d'o(be)r antrepris !** : Il n'y en avait pas ailleurs si ce n'est un au bourg ici-même qui partaient faire de l'entreprise ! *(Skrigneg)* ; **Ma mamm oa e(rr)i kozh deja, surtoud d'ar mar(e)-se, me meus ket joñj 'med deuh ma mamm kozh !** : Ma mère était déjà devenue vielle, surtout à cette époque, je ne me rappelle que de ma mère vieille ! *(Skrigneg)* ; **Vij(e) ket espliket sort e-bed demp ! – Ah ! Sort e-bed vij(e) espliket demp, nann, 'me' vije lar(e)t demp...** : On ne nous expliquait rien du tout ! – Ah ! On ne nous expliquait rien du tout, non, si ce n'est qu'on nous disait... *(Skrigneg)*

➢ **Mann-all e-bed nemed / Mann-ell e-bed nemed** : Rien d'autre que ; **Med ma dad zo bet pad e bu(he), houlle ket mann-ell e-bed 'med ur gwele-klos** : Mais mon père fut toute sa vie, il ne voulait rien d'autre qu'un lit clos *(Ponvel)*

➢ **Mann e-bed (ne)med + *vb.*** : Rien (du tout) si ce n'est + *vb.* ; **Neuhe petra rin bremañ neuhe ?! Mann e-bed 'med hadkomañs** : Qu'est-ce que je vais faire alors moi maintenant ? Rien si ce n'est recommencer *(Landelo)*

➢ **Nemed a** [me.d'a] : Du moment que / Pourvu que (cf. **nemet-ha**) ; **Ar merk ! Popopop ! D'ar poent-se vij(e) ket gwraet vorz (ne)med a vije avalou d'o(be)r jistr !** : La marque ! Opopop ! À cette époque on ne se tracassait pas du moment que c'était des pommes pour faire du cidre ! *(Skrigneg)* ; **Avalou, din-me oa avalou (ne)med a vijent yac'h, lakeet da bezheliñ un tamm, da ho(r)tos mond d'ar pressou(e)r** : Des pommes, pour moi c'étaient des pommes, pourvu qu'elles fussent saines, les faire un peu blettir, en attendant d'aller au pressoir *(Skrigneg)*

➢ **Nemed-kard** [me'kard-t] : Moins le quart ; **Ha 'tro deg eur 'med-kard** : Et vers dix heures moins le quart *(Landelo)* ; **Erro é hanter-nos 'med-kard** : Il est minuit moins le quart *(Landelo)* ; **Beb mi(n)tin da zeg eur (ne)med-kard !** : Chaque matin à dix heures moins le quart ! *(Plourac'h)* ; **Te zo 'n-om ga(v)et amañ da bed eur deja ? – Da greist-te 'med-kard !** : Tu es arrivé ici à quelle heure déjà ? – À midi moins le quart ! *(Skrigneg)*

➢ **Nemed matresse** : Si ce n'est peut-être ; **Ha oa ket fritet vïou keme(nt)-se, 'med matrehe oa fritet toujust beb (a) zow vi dê ha oa ket kalz tra !** : On ne faisait pas tant que ça d'omelette, si ce n'est peut-être tout juste deux œufs à chacun, ce n'était pas grand-chose ! *(Skrigneg)*

➢ **N'eus kont e-bed nemed + *vb.*** : Rien d'autre ne compte que de + *vb. inf.* ; **Ah ya-ya ! Ha oa kont 'be(d) 'med boud badêt !** : Ah oui-oui ! Et rien d'autre ne comptait que d'être baptisé ! *(Lokarn)*

➢ **Nintra nemed** : Rien que ; **Nintra 'med ar c'hwezh deusoutoñ a ampech (a)nê da zeb (a)naoñ deuzhtu** : Rien que l'odeur qui s'en dégage les empêche tout de suite d'en manger *(Plouïe)* ; **C'hwi gasso ar c'hroc'hen,**

**nintra 'med ar c'hroc'hen** : Tu amèneras la peau, rien d'autre que la peau *(Plonee)* ; **Ha pugur ar hross vras deus an amzer vije nintra genin 'med un tamm bragou berr ahe his-se** : Et puisque la majeure partie du temps je n'avais rien d'autre qu'un pantalon court là comme ça *(Plouïe)*

- **Pa na glever nemed ur son / N'haller kleved nemed un ton** : Lorsqu'on n'entend qu'une chanson / On ne peut entendre qu'un air (c-à-d. Si on n'a qu'un point de vue on ne connaît que ce point de vue) *(Plouïe)*
- **Petra neus gwraet nemed + *vb.*** : Qu'a-t-il fait si ce n'est + *vb.* ; **Aet da breniñ grilhed ar mo(d)-se, hag a oa 'hond da bisket(a) 'è, ha na ka(v)et braw 'nê 'è ha pet(r)a neus gwraet 'med leusken 'nê e(r)-maes ba i jerdrin 'è !** : Parti comme ça acheter des grillons, il allait pêcher également et il les avait trouvés beau et qu'a-t-il fait si ce n'est les laisser dehors dans son jardin également *(Skrigneg)*

**NEMET-HA** [me.t'a] : [***nemed ha*** 1905] conj. ; Excepté (que) / Mis à part (que) / Sauf (que) / Si ce n'est (que)

**Oa ket chiminal (e-)be(d), un toull da lesk ar moged d'ond-maes ! 'Met-ha kalz moged jome ba'r loch alïes !** : Il n'y avait aucune cheminée, un trou pour laisser sortir la fumée ! Sauf que souvent beaucoup de fumée restaient dans la hutte ! *(An Uhelgoat)*

**NEMED-KIN** [me'ki:n] : [***nemet quen*** 1500] ad. ; Uniquement

- **Skubi ket da di war ma lerc'h 'med-kin** : Je ne remettrai plus les pieds chez toi ! (m-à-m. Tu ne balaieras plus ta maison derrière moi uniquement) ; **Ha petram un' hag a'h a fachet 'e kuit a lare : Skubi ket da di war ma lerc'h 'med-kin !** : Et sinon quelqu'un qui partait fâché disait : Je ne remettrai plus les pieds chez toi ! *(Skrigneg)*

**NEMED-SEPED** [me(t)'sepəd-t] : [***met sepet*** 1834] conj. & prép. ; Excepté (que) / Mis à part (que) / Sauf (que) / Si ce n'est (que)

✗ *cf.* : ***seped***

◆ Excepté (que) ; **Kroc'henig noa ket afer ga den e-bed, 'med-seped ga e dud e-hun c'hoa(zh)** : Kroc'henig n'avait affaire à personne, excepté à ses propres parents *(Plonee)*

◆ Mis à part (que) ; **'Med-seped vije lar(e)t d'an dud** : Mis à part qu'on disait aux gens *(Skrigneg)* ; **Meus ket bet kuiteet ar vro 'med-seped d'ond da soudard !** : Je n'ai jamais quitté le coin mis à part pour être soldat ! *(Lannedern)*

◆ Sauf (que) ; **Memes-tra oa ! 'Med-seped vich(e) ket lar(e)t mem-mod** : C'était la même chose ! Sauf qu'on ne disait pas pareil *(Skrigneg)* ; **Me(d) lod deuh ar reñ-he oa tueed, 'med-seped komañs(e)t d'o(be)r tro ar vro mo(d)-se hag a dagn bet delc'het...** : Mais certains d'entre eux étaient doués, sauf qu'ils ont commencé à faire le tour du pays comme ça et qu'ils ont continué… *(Skrigneg)* ; **Hag ar paotr ar roue neuhe a'h ee war e benn-dowlin ha na renket toud an eskern oa ene 'med-seped ar c'hwitellig-eskorn oa gantoñ** : Et alors le garçon du roi se mit à genoux et rangea tous les os qui étaient là, sauf le sifflet en os qu'il portait *(Lokered)*

◆ Si ce n'est (que) ; **'Med-seped e wreg** : Si ce n'est sa femme *(Berrien)* ; **'Med-seped a renkes leusken 'nê, trec'hiñ ar re zo disec'het ha neuhe ar re zo fall ba'r c'hreis** : Si ce n'est que tu dois les laisser, couper ceux qui sont desséchés et alors ceux qui sont mauvais au centre *(Skrigneg)* ; **Memes-mod é 'med-seped ga'n ekremeus teu ar c'hoaien toud ha ga l(o)a-bod vich(e) ket, teue ket toud** : C'est pareil si ce n'est que tu obtiens toute la crème par l'écrémeuse alors qu'à la louche, non, tu n'obtenais pas tout *(Skrigneg)* ; **Moa ket laret nintra e-bed, 'med-seped lar n'é ket (ne)med un tamm Kroc'henig hag e-se nije gwraet vad e-bed ha bremañ hezh zo gwelloc'h (e)vidoun** : Je n'avais rien dit, si ce n'est que ce n'est qu'une petite peau et donc qu'il nous aurait fait aucun bien et maintenant il est meilleur que moi *(Plonee)* ; **Beb-heñi é laket i dakad d'ond, 'med-seped ni, 'vid diskar ar weenn neuhe, hon heñi zo prepar(e)t a-raog, pugur (e)ma ar weenn ene** : On avait chacun une zone attribuée, si ce n'est que nous, pour alors abattre l'arbre, le nôtre est préparé avant, puisque l'arbre y est *(An Uhelgoat)*

**NEÑW** [nẽw] : [vx. br. ***nem*** ; ***eff*** 1499 ; ***neff*** 1557] n.m. ; Cieux

**Luskellet un tamm (e)tre an neñw hag an douar** : Ballotté quelque peu entre ciel et terre *(Poullaouen)* ; **Ma kouefe an neñw war an douar, (e)n-im daol war da gov (e)tre diw rijennad patates, to droug e-bed** : Si le ciel devait tomber sur la terre, se jeter à plat ventre entre deux rangées de pommes de terre, tu n'auras aucun mal *(Poullaouen)* ; **Ken 'h ee ar boultrenn hag ar plous u(he)l ba'n neñw** : Si bien que la poussière et la paille volaient haut dans les cieux *(Kleden)* ; **An heol lugerne barzh an neñw** : Le soleil brillait dans les cieux *(An Uhelgoat)* ; **Houzh é ar C'harr-Kamm ha ba-dreñw ma (e)ma ba skeltr an neñw ga(v)i *l'Étoile Polaire* 'è** : C'est la Grande Ourse et derrière si le ciel est éclatant tu trouveras également l'Étoile Polaire *(Kleden)*

- **Bolz an neñw** : La voûte céleste ; **Hiriw é ijel bolz an neñw** : Aujourd'hui la voûte céleste est basse *(Poullaouen)*
- **É nijal (e)ma e spered d'an neñw** : Il est dans la lune (mot-à-mot : Son esprit vole dans les cieux) *(Plouïe)*
- **Pardon an neñw** : Pardon des cieux (Huelgoat) ; **Fenoñs 'ma par(do)n an neñw** : C'est aujourd'hui le pardon des cieux *(Plouïe)*

**NEO / NEZIÑ / NÏAÑ** [new] ['ne:zi] ['nijə] : [***nezaff*** 1499] vb. ; Filer (laine)

✗ *syn.* : ***neudenniñ*** ; *m. comp.* : ***karr-neañ***

**Me n'on ket gouest da neañ un tous-gwlan kén** : Moi je ne suis plus capable de filer une toison *(Brennilis)* ; **Hoñzh teue ahe his-se ha hoñzh a nee gwlan ga'r gegenn** : Elle venait là et elle filait de la laine à la quenouille *(Brennilis)* ; **Ha re brêdet ah(e) ga gwlan du 'e, vïe livet ar gwlan ha vïe inkard(et) ha neet !** : Et aussi ceux (les bas) qui étaient tricotés avec de la laine noire, on teintait la laine et elle était cardée et filée ! *(Kolloreg)* ; **Ar vowes-te oa honid hi boued (e)n-ur welc'h(añ) an dilhad ti an dud hag a nïe gwlan** : Cette femme gagnait sa vie en lavant les vêtements chez les gens et elle filait la laine *(Lokered)* ; **Pemp-pis ha c'hoazh an tr(o)ad deus ar**

**re-s(e) vise tapet ga'r re vis(e) 'neo gwlan** : La ciguë et encore leur tige était prise par ceux qui filaient la laine *(Ponvel)* ; **Ah ya, ar re-goshañ toud ree toud ga'n hinkin, med goude-se oa deut kirri da neziñ ha oa kalz aessoc'h !** : Ah oui, les plus anciens faisaient tout au fuseau, mais ensuite les rouets sont apparus et ce fut plus facile ! *(Ar Fouillez)* ; **Ha vije kass(e)t da neziñ, un' gozh bennag ouïe neziñ, lod a ree gad ar mikanik ha lod-all a ree ga'n hinkin 'è !** : Et on envoyait filer, une vieille quelconque savait filer, certains faisaient à la machine et d'autres également au fuseau ! *(Ar Fouillez)* ; **Goûd walc'h ret gwech-ell vise merc'hed 'tond d'an tïer da neo gwlan, ekardañ 'nê ga un ekardour hag da lakad 'nê d'o(be)r un neud gate** : Vous savez bien qu'autrefois les femmes venaient dans les maisons filer la laine, la cardait munis d'un cardeur et en faisait des fils *(Ponvel)*

**NE-PELL** [ne'pɛl] : [***nepell*** 1923] ad. ; Non loin

**Kamaraded-all vije ne-pell** : D'autres amis étaient non loin *(An Uhelgoat)*

**NERVUS** ['nɛrvəz-s] : [***nervus*** 1732] ad. ; Nerveux (-se)

✗ *syn.* : ***frèkus***

**Lod oa tud nervus un tamm ha vïe gwraet « tud prim » deusoute** : Certaines personne s'étaient un peu nerveuses, on disait d'elles qu'elles étaient vives *(Plouïe)* ; **Ma breur oa ket un dèn nervus 'naoñ** : Mon frère n'était pas quelqu'un de nerveux *(Plouïe)* ; **Mamm oa re nervus, re vounnus 'h ee, gomprenen sort e-bed gati** : Maman était trop nerveuse, il allait trop vite, je ne comprenais rien *(Skrigneg)* ; **Mignoc'h nervus é hañ** : Il est plus nerveux hein *(Plouïe)* ; **N'ounn ket pet(r)a vije laret 'hat ! Oa nervus un tamm !** : Je ne sais pas ce qu'on disait alors ! Qu'il était un peu nerveux ! *(Skrigneg)*

**NERZH** [nɛrz-s] : [vx. br. ***nerth*** ; ***nerz*** 1499] n.m. ; Énergie / Force

**Hag ur gaseg neus nerzh heñ !** : Et une jument, ça a de la force hein ! *(Kleden)* ; **Boued laosk, n'eus ket kalz a nerzh e-barzh** : De la nourriture légère, qui n'est pas très énergétique *(Skrigneg)* ; **Vïe daw kaoud tud ha' nije nerzh ha tud kreñw** : Ça nécessitait d'avoir des gens énergiques et forts *(Plouïe)* ; **Me(d) heñ é red kaoud nerzh 'benn sevel 'naoñ, kar pounner é !** : Mais il faut avoir de la force pour le lever, car il est lourd ! *(Skrigneg)* ; **Me ma klêt ma mamm lared lar ar vamm-gozh na nerzh (e)vel ur paotr** : J'avais entendu ma mère dire que la grand-mère avait de la force comme un gars *(Plouïe)* ; **An dud, pudur oa mestr dê o-hun a ree deuh o nerzh ha deuh o voues pé 'h eent da labour(a)d !** : Les gens, puisqu'ils étaient leur propre patron, faisaient selon leur énergie et à leur rythme lorsqu'ils allaient travailler *(Skrigneg)* ; **Ga nerzh e benn-dreñw gasse ar c'harr (a-)dreñw ma vise rôet 'n ord** : Par la force de son arrière-train il amenait la charrette en arrière si on lui donnait l'ordre *(Kleden)* ; **Houmañ na nerzh (e)vid doug traou pounner** : Elle avait de la force pour porter des choses lourdes *(Plouïe)* ; **Ma vefe bet voien da vusuliñ nerzh ur bramm me oa sur la me zo re dec'h !** : S'il y avait eu un moyen de mesurer la puissance d'un pet j'aurais été sûr de vous battre ! *(Poullaouen)* ; **Jecho (a)r vazh-youd, ur c'hoa(r)i nerzh** : Tirer sur le bâton de bouillie, un jeu de force *(Kergrist)* ; **Daw oa kaoud forz nerzh (e)vid o(be)r ha kaoud keseg reizh ha trankil ha' chilow ar gomz** : Il fallait avoir beaucoup de force pour faire et avoir des chevaux dociles et tranquilles qui obéissent à la parole *(Plouïe)* ; **Sant a ree lar ee gwelloc'h, teue nerzh dèoñ !** : Il sentait qu'il allait mieux, il reprenait des forces ! *(Lokered)* ; **Ya-ya, me(d) bromañ meus ket nerzh kin da droc'hañ ga'r valz** : Oui-oui, mais maintenant je n'ai plus la force de couper à la faucille *(Kergloff)* ; **Bi oa kalz kerseg hag-heñw oa ket moien da skouilh anê ! Oa kreñw hardi, nerzh hag nïent labouret mad hardi !** : Il y avait beaucoup de chevaux qu'il était impossible de faire caler ! Qui étaient très forts, énergiques et qui avaient très bien travaillé *(Kleden)* ; **Ar re-se oa gwelloc'h ba'r skoul 'è, mïoc'h nerzh nagn 'vi(d) ar re-ell** : Ils étaient aussi meilleurs à l'école, ils avaient plus d'énergie que les autres *(Kergloff)* ; **N'on ket gouest da droc'hañ ga'r valc'h kén, meus ket nerzh walc'h, vé gwraet ga'r fissellenn** : Je ne suis plus capable de couper à la faux, je ne suis pas assez vigoureux, je fais à la ficelle *(Berrien)* ; **Boued dinerzh, boued ha' rèe ket kalz nerzh dac'h** : De la nourriture anémique, de la nourriture qui ne vous donnait pas beaucoup d'énergie *(Ponvel)* ; **Ga'r rafantér(e)s vras, pass ga mekanikou mod-all, ga'n dorn toud ! Vé daw kaoud nerzh da chech war'nèi !** : Avec la grande scie à refendre, pas avec des machines sinon, tout à la main ! Il faut avoir de la force pour tirer dessus ! *(An Uhelgoat)* ; **Un treber-karr, un treber da zelc'hen ar breiou, dow dro(a)d ar mo(d)-se na, un' am(añ) hag un' ahe ha ga ur pezh koat neuhen da zelc'hen 'naoñ neuhen 'e, sell heñ na nerzh da zelc'hen ar breiou** : Une chambrière, un chevalet pour soutenir les brancards, il avait deux pieds comme ça, un ici et un là, munis alors d'un morceau de bois pour le tenir aussi, il avait donc la force de soutenir les brancards *(Skrigneg)*

- **Chechañ ga toud e nerzh** : Tirer de toutes ses forces ; **Kàer ma chechañ ga toud ma nerzh** : J'avais beau tirer de toutes mes forces *(An Uhelgoat)*
- **Troc'h an nerzh da *ub.*** : Enlever toute force à *qqn.* ; **Ah ya ! An jistr a goue ba i ziwhar hag a droc'h an nerzh daoñ** : Ah oui ! Le cidre lui coupe les jambes et lui enlève toute force *(Skrigneg)*

**NERZHUS** ['nɛrzəz-s] : [***nerzus*** XVIe] ad. ; Vigoureux (-se)

**Med be zo tammou re ahe gis-se, tammou merc'hed dress ahe, med pass nerzh(u)s, ar re-he oagn ket kap dé zirampañ douar mod-se !** : Mais il y en a quelques-unes là-même, des bouts de femmes comme il faut, mais pas vigoureuses, ainsi elles n'étaient pas capables de rabattre la terre *(Ponvel)* ; **Un dèn kapab ha nerzhus !** : Une personne capable et vigoureuse ! *(Berrien)*

**NES** [ne:z-s] : [vx. br. ***nes***] ad. ; Proche

**An nessañ vad** : Le plus proche *(Poullaouen)*

**NESSESSER / NISSESSER** [ne'sɛsər] [ni'sɛsər] : [***nessesser*** 1992] ad. ; Indispensable

**N'é ket fenoñs veh lar-se lar oa nessesser o(be)r ur lenn** : Ce n'est pas d'aujourd'hui qu'on vous dit qu'il était indispensable de faire un lac *(Poullaouen)* ; **Nessesser kaoud dour (e)vid an douristed teu vakañchou deuh an hañw** : Indispensable d'avoir de l'eau pour les touristes qui viennent en vacances l'été *(Poullaouen)* ; **Oa ket med o(be)r lennou ene ma oa nessesser** : On avait qu'à faire des lacs là-bas si c'était indispensable *(Poullaouen)* ; **N'é ket nessesser o(be)r an dra-he** : Il n'est pas nécessaire de faire ça *(Skrigneg)* ; **Me meus ket bet kalz a draou (iv)è, med (ne)med nissesser dalc'h-mad** : Moi je n'ai pas eu grand-chose non-plus, mais seulement toujours le nécessaire *(Skrigneg)* ; **Oh bah ! Lesk(e)t an dra-he ! 'Benn wich-all n'o ket nessesser demp dond ahe his-se** : Oh pff ! Laissez ça ! La prochaine fois nous n'aurons qu'à ne pas venir là *(Skrigneg)* ; **Fèriñ, an dra-he vich(e) ket gwraet (ne)med pé vije nessesser 'ha ! Daoñ d'ond da labourad ha d'ar vugwal(e) d'ond d'ar skoul !** : Repasser, on ne faisait ça que lorsque c'était nécessaire ! Pour qu'il puisse travailler et que les enfants aillent à l'école ! *(Skrigneg)*

- **Peb nessesser** : Tout le nécessaire ; **Hemañ zo aet ha neus ka(v)et peb nessesser 'è da zond, neus goullet prestiñ daoñ, na lar(e)t daoñ na emm ur morzhol hag un tamm houarn** : Il est allé et a aussi trouvé tout le nécessaire pour venir, il a demandé à ce qu'il lui prête, il lui a dit qu'il avait besoin d'un marteau et d'un bout de ferraille *(Skrigneg)*

**NET** [net] : [***net*** 1499] ad. ; Net / Propre / Complètement / Carrément

**Pullufet-net oa** : Il était complètement calciné *(Poullaouen)* ; **Red vije riñsañ 'nê net** : Il fallait les vider complètement *(Skrigneg)* ; **Am(añ) é net 'vel ba un ilis !** : Ici c'est propre comme dans une église ! *(Plouïe)* ; **Beñ, oa ket braw dê bi net heñ !** : Ben, ce n'était pas facile pour eux d'être nets hein ! *(Kareis)* ; **Ah ya ! Med chom a ra ar prajou net !** : Oui ! Mais les prés restent propres ! *(Lokarn)* ; **N'é ket net, sur a-walc'h werc'h ket i zoworn** : Il n'est pas propre, il ne doit sûrement pas se laver les mains *(Skrigneg)* ; **Ah, me(d) ar plac'h, Janned a Volazeg, hou(zh) oa net !** : Ah, mais la femme, Jeannette de Bolazec, elle était propre ! *(Skrigneg)* ; **Hadpassêt ba'n dour, d(é) lak(ad) an dour net ba(r)zh-enni neu'n** : Repassé dans l'eau, afin d'y faire entrer l'eau claire *(Kareis)* ; **Ma nïegn c'hoant da lakad (a)nê d'ampes(iñ) un tamm bihen, oa mad dê 'h o(be)r net** : S'ils voulaient les faire un petit peu empeser, c'était bien pour eux de faire net *(Kareis)* ; **Aet Frañsou ga'n troad lous ha'n troad net da gaoud ar medissin** : François est parti chez le médecin avec un pied sale et un pied propre *(Skrigneg)* ; **Hag ar pezh na laket (a)ha(n)on souêt é gwel pegen net a oaint !** : Et ce qui nous surprit fut de voir à quel point ils étaient propres *(Skrigneg)* ; **Ah ya ! Bet kollet-net !** : Ah oui ! En perte totale ! *(Berrien)* ; **Braw oa ha tomm vije 'è ! Ha net, me lar dit ! Ha c'hwezh vad ! An dra-he oa yac'hus !** : C'était beau et également chaud ! Et je peux te dire que c'était propre ! Et une bonne odeur ! C'était sain ! *(Skrigneg)* ; **Pad vé c'hoa(r)i-kartou, n'ounn ket ped kwich a'h a da staotad ! Ha n'é ket deuh an netañ toud...** : Pendant qu'il joue aux cartes, je ne sais pas combien de fois il va uriner ! Et il n'est pas des plus propres... *(Skrigneg)* ; **Gwech-all vije diharzhet toud ar parkeier hag a vijent net ha braw ! Bremañ n'eus kime(d) dres partoud !** : Autrefois on défrichait les talus de tous les champs et ils étaient nets et beau ! De nos jours il n'y a partout que des ronces ! *(Ar Fouillez)* ; **Ha war-lerc'h neu'n pé 'h ees d'ar feurmiou ha ma vije pemp bidoniad-laezh, leuskès pemp-ell, re-net ! Leuskès pemp ha dapès pemp !** : Et alors ensuite lorsque tu allais dans les fermes, s'il y avait cinq bidons plein de lait, tu en laissais cinq autres, des propres ! Tu en laissais cinq et tu prenais cinq ! *(Karnod)* ; **Hag ar jistr-te neuhe pé vije net ba'h ar bessel, a laron dit ahe his-se, ar varrikenn oa tal-kichenn ga ur pezh hinkin-hou(a)rn hag a vije laket war ar varrikenn !** : Et alors ce cidre lorsqu'il était net dans le récipient, te dis-je là, la barrique était à côté avec un énorme entonnoir que l'on mettait sur la barrique *(Skrigneg)*

- **Dall-net** : Complètement émoussé (-e) ; **Dall-net da hach !** : Ta hache est complètement émoussée *(Poullaouen)*
- **Douar net** : Terre propre ; **Pé vise douar net, douar braw ma-keres** : Quand il y avait de la terre propre, de la belle terre si tu préfères *(Plouïe)*
- **Lakad *ub.* net** : Rendre *qqn.* propre ; **Ha pé vijent laket net, cheñchet a vijent ha-toud !** : Et lorsqu'on les rendait propres, ils étaient changés et tout ! *(Skrigneg)*

**NETAAD** [ne'tɑːd-t] : [***nettat*** 1499] vb. ; Curer (ruisseau) / Nettoyer

✗ *syn.* : ***kempenn***

**Hemañ vé à netaad 'nê 'benn teu tud** : Il les nettoie avant que les gens viennent *(Skrigneg)* ; **Ur wech ar bla vijent neteet toud kasi-walc'h** : Ils étaient tous nettoyés quasiment une fois par an *(Sant-Nigouden)* ; **Ur mar(e) bennaket oagn komañs(e)t 'è, me(d) beb pla vije red netaad 'nê !** : On les commençait également à un moment donné, mais il fallait les curer chaque année ! *(Skrigneg)* ; **Netaad ar wazh, pugur gwich-all gozh vije gwraet an dra-he ba toud ar prajeier d'ablamed da gaoud dour** : Curer le ruisseau, puisqu'on faisait ça jadis dans tous les pré pour avoir de l'eau *(Skrigneg)* ; **Sell a vije gwraet bleud gwinizh-tu un devezh ha goude vije neteet d'o(be)r bleud gwinizh (a)darre neuhe** : On faisait donc la farine de sarrasin un jour et après on nettoyait alors pour refaire de la farine de froment *(Skrigneg)* ; **Vije bervet dour ha laket 'è ur bann'h-lambig wichou barzh kement-ha netaad da hoûg ha mel vije debet 'è** : On bouillait de l'eau et on y mettait aussi parfois un peu de lambig histoire de te nettoyer la gorge et on mangeait également du miel *(Skrigneg)*

**NET-HA-PIZH** [neta'piːz-s] : [***net-ha-pizh*** 1992] ad. ; Complètement / Totalement

**Kollet ma anoudegezh net-ha-pizh** : J'avais totalement perdu connaissance *(Poullaouen)*

**NETRA / NITRA / NINTRA / NENTRA** [ne'tra] [ni(n)'tra] : [***neptra*** 1499] ad. & n. ; Rien

**Ne vije klêt nintra gantoñ** : On n'entendait rien à cause de lui *(Plouïe)* ; **Brem(añ) n'eus nintra vad kén, nann 'ha !** : De nos jours il n'y a plus rien de bons, non ma foi ! *(Brennilis)* ; **Oa ket kistïon dèi d'ober betissou ga'r re-all na nitra** : Il n'était pas question pour elle de faire des bêtises avec les autres ni rien *(Landelo)* ; **Pouêt tamm youd e-bed, nitra** : Il n'avait pas cuit de bouillie, rien *(Plonee)* ; **Pé oan deut oa netra (e-)bed, 'benn-neu'n oan**

**tregont vla pé ma echüet c'hoazh** : Lorsque je suis venu, il n'y avait rien du tout, j'avais pour-lors encore trente ans lorsque j'avais terminé *(Speied)* ; **Mé mamm neus ket laret nitra (a)nèi, med an de war-lerc'h n'é ket aet en-dro** : Ma mère n'a rien dit mais, le lendemain elle n'est pas retournée *(Sant-Wazheg)* ; **Neb ober nitra heñ** : Sans rien faire hein (de mal) *(Landelo)* ; **Ah fei nitra !** : Ah rien à foutre ! *(Landelo)* ; **Rôet vise un nintra mennaket dèoñ da zebiñ (me)mes-tra, ar restachou vise rôet dèoñ ba foñs an daol** : On lui donnait quand-même un petit rien à manger, on lui donnait les restes en fond de table *(Plonee)* ; **Netra (a-)vod** : Rien de correct *(Poullaouen)* ; **Un' né laret pugur istime ket ar C'hroc'henig nintra !** : Un dit puisqu'il n'appréciait pas le Kroc'henig du tout *(Plonee)* ; **Gad ar re-he voa powr pugur nagn nitra dê o-dow ! Nitra nagn...** : Avec ça ils étaient pauvres puisqu'ils n'avaient rien à eux deux ! Ils n'avaient rien... *(Plonee)* ; **Me rañw ket kin nitra (aha)non !** : Moi je ne fais plus rien *(Sant-Wazheg)* ; **Teir gwech oa-ñw bet entoksiket, ma kasset 'naoñ da Gemper ha nintra d'o(be)r ! Nintra ! Daw é kaoud bolonte vad !** : Il a été intoxiqué trois fois, je l'avais amené à Quimper et rien à faire ! Rien ! Il faut avoir de la bonne volonté ! *(Plonee)* ; **Kalz oa aet, med lod d'anê-gn n'eus ket deut nitra gate en-dro, lod-all ya** : Beaucoup sont partis, mais certains d'entre eux n'ont rien rapporté, d'autres oui *(Sant-Wazheg)* ; **Neus mar(e) (e-)bed da gomañs na d'echüiñ ! Ordremmes (e-)bed ! Oar ket tu (e-)bed deus nitra !** : Il n'a aucun temps pour commencer ni pour finir ! Il ne sait pas s'y prendre ! Il ne sait s'y prendre avec rien ! *(Plonee)* ; **Pad ar bresel, pé oamp ba'r skoul, vïe ket ka(v)et nitra (e-)bed na dilhad na nitra ! Un tamm bouteier-koat vïe 'è** : Pendant la guerre, lorsque nous étions à l'école, on ne trouvait rien du tout ni vêtement ni rien ! Y avait aussi quelques sabots de bois *(Plonee)*

- **Evid nintra** : Pour rien ; **Teuient ket (e)vid nintra neu'n !** : Ils ne venaient alors pas pour rien ! *(Ponvel)*
- **Kaoud stoket nintra ba'naoñ** : N'être atteint d'aucune maladie ; **Hezh neus stoket nintra ba-ennou** : Rien ne l'atteint *(Plouïe)* ; **Hezh zo un dèn kreñw, un dèn parfed hezh neus stoket nintra e-bed war'naoñ gwech e-bed** : C'est un homme fort, un homme de bonne constitution et rien ne l'atteint jamais *(Plouïe)*
- **Nintra e-bed** : Rien du tout ; **Me ma nintra 'bed** : Je n'avais rien du tout *(Plouïe)* ; **Nintra 'bed a honee** : Elle ne gagnait rien du tout *(Ar Fouillez)* ; **Heñ na vank nintra e-bed daoñ** : Il ne manque de rien *(Plouïe)* ; **Heñw na tamm keuneud e-bed ba e barkeier, na nitra e-bed** : Il n'avait pas de branchages dans ses champs, il n'avait rien du tout *(Plonee)* ; **Set(u) ba'r feurm vise da-houde na vê nintra e-bed da roiñ d'ar loned da zibiñ** : Donc ensuite dans la ferme il n'y avait rien du tout à donner à manger aux animaux *(Plouïe)* ; **Neu'n ar bern plous oa mad oa, na ket bet nitra e-bed (a)nèoñ pugur oa gallet soliañ (a)nèoñ** : Alors le tas de paille était bien, il n'avait rien eu du tout puisqu'on avait pu le consolider *(Speied)* ; **Ha lod lar lar nôa gwel(et) bep-sort traou, yao ma'hat-sur pwah ya... Nôa gwel(et) nentra (e-)bed heñ !** : Certains disent qu'ils avaient vu toutes sortes de choses, si bien sûr pouah oui... Ils n'avaient rien vu du tout hein ! *(Brennilis)*
- **Nintra nemed** : Rien que ; **Nintra (ne)med ar c'hwezh deusoutoñ a ampech (a)nê da zeb (a)naoñ deuzhtu** : Rien que l'odeur qui s'en dégage les empêche tout de suite d'en manger *(Plouïe)* ; **C'hwi gasso ar c'hroc'hen, nintra (ne)med ar c'hroc'hen** : Tu amèneras la peau, rien d'autre que la peau *(Plonee)* ; **Nitra (ne)med gwinizh-du** : Rien que du sarrasin *(Pleiben)*
- **Nintra zo d'ober ga *ub.*** : On ne peut rien faire de *qqn.* ; **Pugur ma mïe skôet gati petram ma vïen aet d'essêo dressañ 'nèi ma'hat mïe tapet ! Kar da ziveo oa nintra d'o(be)r gantoñ ! Set ar mod-se 'ha...** : Puisque si je l'avais frappée voire essayé de la dresser, j'aurais probablement pris cher ! Car sur la fin on ne pouvait rien faire de lui ! Donc voilà ma foi... *(Plonee)*
- **Pass kaoud nitra e-bed 'vid ho avij** : Ne rien dire qu'on ne sache déjà (m.-à-m. Pas avoir rien du tout pour votre avis) ; **C'hwi peus digor(et) ho peg re vras 'è, peus ket bet nitra (e-)bed 'vid ho avij (aha)noh** : Vous avez aussi ouvert trop grandement la bouche, vous n'avez rien dit qu'on se sache déjà *(Laz)*

**NEUBEUD** ['nø:bəd-t] : [vx. br. ***nepot*** ; ***neubeut*** 1499] ad. & n.m. ; Peu (de) / **NEUBEUDIG** ['nøbø:dig-k]) : ad. ; Tout petit peu (de)

✗ *m. dér.* : ***kenneubeud***

**Neubeutoc'h oa emm !** : Il y avait besoin de moins ! *(Skrigneg)* ; **(A-)raog oa neubeutoc'h (e)vid zo bremañ** : Il y avait moins avant que maintenant *(Plouïe)* ; **Eürusamant neus skrivet un neubeud pochou dèi war an daol ene** : Heureusement qu'il a écrit quelques mots sur la table là *(Kolloreg)* ; **Deg kwech neubeutoc'h zo bremañ evid oa d'ar mare-te** : Il y en a actuellement dix fois moins qu'à cette époque-là *(Plouïe)* ; **Ar pezh zo re brem(añ) oa re neubeud d'ar mar(e)-t(e) !** : Ce qu'il y a de trop de nos jours était trop peu à cette époque-là ! *(Kareis)* ; **Ahe vije un neubeud kêriou ha' vise tud vise assames 'labourad** : Il y avait là quelques villages et les gens travaillaient ensemble *(Plouïe)* ; **Me zo hond d'ober un neubeud krampouzh** : Je vais faire quelques crêpes *(Poullaouen)* ; **Ker-neubeud a vé kaoseet brezhoneg bremañ** : On parle si peu breton de nos jours *(Plouïe)* ; **Kar ar mignañ vé troc'het ar bara moan ha neubeutoc'h vé debet** : Car plus on coupe fin le pain moins on en mange *(Lokmaria)* ; **Dalc'h un tamm gwerzh-putun ba e yalc'h da gaoud un neubeud gwenneien** : Garder un peu de pourboire dans sa bourse pour avoir un peu de sous *(Plouïe)* ; **Un neubeud metrou vise, dow vetr bennaket (e)tre an alar hag ar c'heseg** : Il y avait quelques mètres, il y avait deux mètres environ entre la charrue et les chevaux *(Plonee)* ; **Gwelloc'h blij an neubeud daoñ (e)vid ar re** : Il pourrait faire bien plus que ce qu'il ne fait / Il en fait le moins possible *(Plouïe)* ; **Un neubeud (a) borcherïou** : Quelques porcheries *(Skrigneg)* ; **Un neubeudig tud** : Un tout petit peu de monde *(Poullaouen)* ; **Ba parres Plouïe zo un neubeud mat tud kozh** : Il y a pas mal de personnes âgées à Plouyé *(Plouïe)* ; **Sete vient lesket ba'r bakejou neuhe un neubeud devechou** : On les laissait donc dans les baquets quelques jours *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ba-blassou-all a vije a-peu-prè ar gont, med neubeud** : Ailleurs il y avait à peu près le compte mais peu *(Plouïe)* ; **Hag an Amerikaned, pelloc'h, na dastumet un neubeud re-all en ene** : Et, plus tard, les Américains en ont ramassé quelques autres là-bas *(Plouïe)* ; **Un neubeud kraoñ** : Quelques noisettes *(Plouïe)* ; **Vise kime un neubeud litrajou-gwin (aha)namp** : Nous n'avions que quelques litres de vin *(Ar C'hastell-Ne)* ; **N'eus ke(t) tro-walc'h, re neubeud zo** : Il n'y a pas assez, trop peu *(Pleiben)* ; **Hag un neubeud amzer war-lerc'h** : Et quelque temps plus tard *(Kleden)* ; **An neubeutañ ma vije labouret an dou(a)r oa ar gwellañ d'an traou** : Moins la terre est labourée mieux c'est *(Skrigneg)* ; **Neubeutoc'h, an dra-he oa 'vi(d) ar saout mïoc'h, 'vi(d) amañ dïannañ kwa !** : Moins, c'était plus pour les vaches, pour ce qui est d'ici tout du moins

quoi ! *(Skrigneg)* ; **Ni zo bet paotred-saout ha merc'hed deuh ar skol neuhe lem vije kalz (a) vugale vijent kontant d'hond da blam da gaoud un dra bennaket 'e ha un' neubeutoc'h war ar boued** : Nous avons été des vachers et alors les filles de l'école, là où il y avait plein d'enfants, étaient contentes d'aller afin d'obtenir aussi quelque chose et un de moins sur la nourriture *(Berrien)* ; **Surtoud ka(s)imant toud eint marw ! Neubeud walc'h so brem(añ) heñ !** : Surtout qu'ils sont quasiment tous morts ! Il y en a assez peu maintenant hein ! *(Karnod)* ; **Kalz deuh ar re zo 'lar(e)d la zo voien d'ober ga neubeutoc'h (e)ma o mamm pe o zad pe un bennag 'kichenn** : Beaucoup de ceux qui disent qu'on peut faire avec moins ont leur mère, leur père ou quelqu'un à côté *(Lannedern)* ; **D'ar mar(e)-se vise un neubeud saout, un neubeud moc'h ha diw-teir gwes ha labour(e)t an douar ha vïe bevet ga'n dra-h(e) ! Un neubeud annored, peder gaseg…** : À cette époque il y avait quelques vaches, quelques cochons et deux ou trois truies, on travaillait la terre et on vivait de ça ! Quelques génisses, quatre juments… *(Lannedern)*

- **An neubeutañ pê** : Le plus bas salaire ; **Ha renke kemer ur vatezh da reiñ an neubeutañ pê dèi !** : Et il devait prendre une servante pour lui donner le plus bas salaire *(Plonee)*
- **A-ziwar un neubeud a dra** : À partir de peu ; **Ba du-mañ oa pe(va)rzeg devezh-arad ha se 'ziwar un neubeud (a) dra !** : Chez moi c'était quatorze demi-hectares (7 h.) et ce à partir de peu ! *(Pluskelleg)*
- **Neubeud-tre** : Très peu ; **Wechou, me(d) neubeud-tre** : Parfois, mais très peu *(Ar Fouillez)*
- **Un neubeud mat + n.** : Pas mal de + n. ; **Ba parres Plouïe zo un neubeud mat tud kozh ha oaint c'hoant da gaoud ur c'hleub** : Dans la commune de Plouyé il y pas mal d'anciens qui voulaient avoir un club *(Plouïe)* ; **An dra-he oa passet amzer keit-ha voa bet 'h o(be)r kement-se draou c'hoa(zh), passet un neubeud-mat blaiou** : Il passa du temps pendant qu'il fit tant de choses encore, quelques bonnes années de passées *(Plonee)*
- **Un neubeud steredennou groupet** : Un groupement d'étoiles ; **Ar C'harr-Kamm zo un neubeud streredennou groupet** : La Grande Ourse est un groupement d'étoiles *(Kleden)*
- **Un neubeud tud** : Quelques personnes / **Neubeud a dud** : Très peu de monde

**NEUD** [nøːd-t] : [***neut*** 1499] coll. (sing. **-enn** ['nøːdən] sing. pl. **-ennou** [nø'dɛnu]) ; Fils / Filets

**Spilhou, gwlan, neud ha me oar petra c'hoazh…** : Des épingles, de la laine, des fils et que sais-je encore… *(An Uhelgoat)* ; **Oa ket bet 'preniñ 'n neud diganes na laket gwenneg e-bed ba'h ar plad !** : Elle ne t'acheta pas le fil et ne mit pas un sou dans le plat ! *(Skrigneg)* ; **Goûd walc'h ret gwech-ell vise merc'hed 'tond d'an tïer da neo gwlan, ekardañ 'nê ga un ekardour hag da lakad 'nê d'o(be)r un neud gate** : Vous savez bien qu'autrefois les femmes venaient dans les maisons filer la laine, la cardait munis d'un cardeur et en faisait des fils *(Ponvel)* ; **Daon ya ! Ha me gav diñ a zihane ket da froñal ! Hag a vije laket un neudenn hag a vije gwel(et) pe-hi(ni) a froñe ar mïañ !** : Ma foi oui ! Et je crois qu'il n'arrêtait pas de bourdonner ! Et on lui mettait un fil et on voyait lequel bourdonnait le plus ! *(Skrigneg)*

- **Kest an neud** : Quête pour la mariée (quête du fil) ; **Me meus choñj ur blavezh, amañ hi-mañ ba'h an ilis oa ar mod neuhe, vije kest an neud !** : Je me rappelle une année, ici-même à l'église c'était alors la coutume, on faisait la quête pour la mariée ! *(Skrigneg)*
- **Kestal an neud** : Faire la quête pour la mariée (quêter le fil) ; **Daon eo ! Ha oan laket ha oan aet da gestal 'n neud !** : Bien sûr que si ! On me fit faire et j'allai faire la quête pour la mariée ! *(Skrigneg)*
- **Neudenn lemm** : Fil coupant ; **An neudenn lemm amañ war an daol** : Le fil coupant ici sur la table *(Poullaouen)*
- **Neud gross** : Du gros fil ; **Un minowed vije ganti hag ur jisell ! Hag hi vass-gwlan hag hi neud gross neuhe** : Elle avait une alêne et un ciseau ! Son passe laine et alors son gros fil *(Skrigneg)*

**NEUDENNIÑ** [nø'dɛni] : [***neudenna*** 1732] vb. ; Couler en filets / Filer

✗ *syn.* : ***neo***

**An dra-he vije gwraet ga'r mikanik neuhe, neudenniñ** : Ça se faisait alors à la machine, filer *(Skrigneg)*

**NEUÑ** [nœ̃ː] : [vx. br. ***nod, noth*** ; ***neuz*** XV[e] (cf. n. fam. **Le Neun**)] n.m. (pl. **-iou** ['nœ̃ju]) ; Aspect / Forme / Sens de l'organisation

- Aspect ; **Hemañ neus neuñ ga kolier** : Il a de l'aspect avec le collier *(Poullaouen)*
- Sens de l'organisation ; **Hem(añ) neus neuñ (e-)bed !** : Il n'a aucun sens de l'organisation *(Plonee)*

**NEUÑIADENN** [nœ̃'jɑːdən] : [***neuñvadenn*** 1931] n.f. (pl. **-ou** [nœ̃ja'dɛnu]) ; Baignade

**Da-houde 'h eemp d'o(be)r un neuñiadenn** : Ensuite nous allions faire une baignade *(An Uhelgoat)*

**NEUÑIAL** ['nœ̃j(əl)] : [***neuñvyal*** 1732] vb. (p.p. **neuñet** ['nœ̃ːəd-t]) ; Nager

**Me oar neuñial evel ur c'hi-plom, lec'h ma goue e chom** : Je nage comme un caillou (mot-à-mot : Je sais nager comme un chien de plomb, où il tombe il reste) *(Skrigneg)* ; **He(ñ)chet ar marc'h (e)n-ur neuñial maes deus ar c'hanol** : Le cheval dirigé tout en nageant hors du canal *(Kleden)* ; **Sul(v)ezh ar Sakramant-Bras, peus droad d'ond dé neuñial, 'h a an Dieoul maes ar stêr** : Le dimanche du Saint-Sacrement, tu as le droit d'aller nager, le diable sort de l'eau *(Kleden)* ; **Ha wechou lem a oa dour, ni 'h ee da neuñial, an dra-he oa deñjirus i(v)e** : Et parfois là où il y avait de l'eau, nous allions nager, c'était dangereux aussi *(Berrien)*

**NEUSE / NEUHE / NEU'N / NEUHEN** [nøːze] ['nœ̃hœ̃] [nœ(j)n] ['nœhən] : [***neusse*** XV[e]] ad. ; Donc / Alors

**Me 'ho hezh neuhe** : Je serai donc celui-là *(Berrien)* ; **Piw out-te neuhe ? A houlle himañ** : Qui es-tu donc ? Demandait-il *(Berrien)* ; **Deut oa an nos neuhe** : La nuit était donc venue *(Berrien)* ; **Mad é neuhe** : C'est bien alors

*(Berrien)* ; **Neuhe renkon prepariñ un dra mennañket dit** : Je dois donc te préparer quelque chose *(Skrigneg)* ; **Ur plass oa bep tu neu'n evel ar c'hadoriou-kowess ba toud, ba an ilisou-toud neuhe** : Il y avait donc un emplacement de chaque côté comme tous les confessionnaux dans toutes les églises *(Lokmarïa)* ; **Neuhe oa ket kalz a dennou kin** : Il n'y avait donc plus beaucoup de tirs *(Plouïe)* ; **Sell neuhen oar müoc'h forjet warni, (e)vel vé laret heñ** : Donc alors on est plus rodé (habitué à *qqchose*), comme on dit *(Plourac'h)* ; **Pegur bremañ vé ket kemener kin, med neuhe oa !** : Parce que maintenant il n'y a plus de tailleur, mais alors il y en avait ! *(Plonee)* ; **Med neuhe oa ket (e)vel bremañ** : Mais alors ce n'était pas comme maintenant *(Plouïe)*

- **(A-)benn-neu'n / (A-)benn-neuhe / (A-)benn-neu** : Pour alors / Pour-lors ; **(A-)benn-neuhe vin prest** : Pour alors je serai prête *(Landelo)* ; **Hag 'benn-neuhe 'h eent d'Uhelgoat** : Et pour-lors ils allaient à Huelgoat *(Berrien)* ; **Sete 'benn-neuhe oa deut nos dija** : Voilà pour-lors la nuit était déjà tombée *(An Uhelgoat)* ; **Pé welefeh ru an oab' tond, 'benn-neuhe vênt-hè o tost** : Lorsque tu verras le ciel se teindre en rouge, c'est que pour-lors ils se rapprocheront *(Plonee)* ; **An amzer zo lor, 'benn-neuhe ma vé pounner an amzer, ma vé harne vé pounner, an dud teu da ve lor** : Le temps est lourd, pour-lors si le temps est lourd, il l'est s'il y a de l'orage, les gens deviennent apathiques *(Pleiben)* ; **(A-)benn-neuhe oa kalz moni memes-tra hag a oa ar skoed hag an traou ar mod-sen, ya** : Pour-lors il y avait quand-même beaucoup de monnaies et il y avait l'écu, et les trucs du genre, oui *(Sant-Wazheg)*
- **Ba-neu'n** : Dès-lors / Pour alors ; **Ba-neu'n vis(e) dow zèn choukour** : Il y avait pour alors deux personne qui aidaient *(Speied)*
- **Beka neu'n** : Jusqu'à lors ; **Beka neu'n vise interamañchou** : Jusqu'à lors on faisait des enterrements *(Kergrist)*
- **Da neuhe** : Pour-lors ; **Houzh, da neuhe, oa ur foar tristig vê** : Pour-lors cette foire était tristounette *(An Uhelgoat)*
- **Evid-neu'n** : Pour-lors ; **Ya just a-walc'h 'vid-neuhe** : Oui justement pour-lors *(Plouïe)*
- **Ha petra neuhe ?!** : Et alors quoi ?! (m-à-m. et quoi alors ?!) ; **Me oan ket dougéres ! Ha toud ar re-all a oa prest da zoiñ ! Kement hi(ni) zo 'nê ! Eh ya... Ha pet'a neuhe ?!** : Je n'étais pas enceinte ! Et toutes les autres étaient prêtes à pondre ! Toutes autant qu'elles sont ! Eh oui... Eh alors quoi ?! *(Skrigneg)*

**NEVE / NE' / NEW** ['ne:və] ['ne:] [new] ['nɛ:və] : [vx. br. ***neuid*** ; ***neuez*** 1499] ad. ; Neuf (-ve) / Nouveau (nouvelle) / Nouvellement / Récemment (cf. **A-NEVE**)

**Un dra mennaket so neve !** : Il y a quelque chose de nouveau ! *(Skrigneg)* ; **Med d'ur valc'h ne' zigoueè a-wechou** : Mais ça arrivait parfois aussi à une faux neuve *(Kleden)* ; **Ha bep a gasketenn new' adrame dê da ve hëñvel deus an ouvrierien neuhe oa bar'h Paris** : Et une nouvelle casquette chacun pour ressembler aux ouvriers qu'il y avait alors à Paris *(Plouïe)* ; **Amañ 'h i d'ober da di neve ?** : Tu feras ta nouvelle maison ici ? *(Berrien)* ; **Med goude na bet un' neve ha oa lesk an heñi kozh neñ** : Mais après qu'il eut eu un nouveau le vieux fut alors laissé *(Skrigneg)* ; **Ar liw deus ho peg lara (e)ma ar foerell ganac'h pe neve bet !** : Ton teint indique que tu as la diarrhée ou que tu l'as eue récemment ! *(Kergrist)* ; **Hag heñw oa deut paotr yowank neve** ['nɛ:və]**, oa komañset da frekañtiñ hag e na ka(v)et-hañw ur vestres** : Il était devenu un jeune homme, il commençait à fréquenter les filles et il avait trouvé une maîtresse *(Sant-Hern)* ; **Tiri neve** ['ti:ri 'ne:və] **surtoud war Gallag ahe** : Surtout des maisons neuves ici sur Callac *(Kalaner)* ; **Ur saro neve** : Un nouveau sarrau *(Berrien)* ; **Petra zo neve ganes neuhe ?** : Alors qu'y a-t-il de neuf pour toi ? *(Skrigneg)* ; **Oh ya ! Memes ar mod-all re-neve ree lod i(v)e, danve neve** : Oh oui ! Même sinon certains faisaient aussi des neufs, du tissu neuf *(Ar Fouillez)* ; **Med daon 'ha Yves ! Te zo a-bred a'ha venoñs ! Petra so neve ?** : Mais Yves ! Tu es tôt aujourd'hui ma foi ! Quoi de neuf ? *(Skrigneg)*

- **Flamm-neve** : Flambant neuf ; **Ur botou flamm-neve en e dreid hag un tok leden war-horr(e)** : Les pieds dans une paire de chaussures flambant neuves et coiffé d'un large chapeau *(An Uhelgoat)*
- **Leur neve** : Aire neuve (fête agricole) ; **Med ene oa ur leur ne(ve) ba'r gêr-all ene meh-mod ha'r fest-nos bremañ** : Mais il y avait là une aire neuve dans l'autre ville comme les fest-nos aujourd'hui *(Plonee)* ; **Ar re-mañ na c'hoant mond d'ar fest-nos, sur a-walc'h, pegur oa ar leur ne(ve)** : Ils voulaient aller au fest-nos, sûrement, puisque c'était l'aire neuve *(Plonee)* ; **Ha 'h a d'ar leur ne(ve), pé oa aet di** : Et il va à l'aire neuve, lorsqu'il y alla *(Plonee)*
- **Loar ne(ve)** : Nouvelle lune ; **N'é ket pé vïe ar loar ne(ve), neu'n ree-hi founnissoc'h** : Ce n'est pas lors de la nouvelle lune, elle faisait alors plus rapidement *(Kleden)*
- **Mod-neve** : Moderne ; **Amañ zo un hano mod-neve !** : Il y a ici un nom moderne ! *(Skrigneg)*
- **Traou ne(ve) zo gati** : Elle est enceinte *(Plouïe)* (cf. **NEVENTI**)
- **War ar loar neve** : À la nouvelle lune ; **Nompass gref(añ) war ur loar ne(ve), kar sur ase vi... Blew !** : Ne pas greffer à la nouvelle lune, tu n'auras très certainement... Macache ! *(Kleden)* ; **Pour, peus keme(d) hadañ pour wa'r loar ne(ve) ha bousso-hè ur mar(e) bennaket 'è, med benn 'h i dé hadpikañ 'nê goud(e)-se, 'h ee-hè ur metr uhelloc'h ha monto-hè deustu** : Des poireaux, tu n'as qu'à semer des poireaux à la nouvelle lune et ils pousseront un moment donné, mais avant que tu n'ailles les repiquer ensuite, ils faisaient un mètre de plus et montaient de suite *(Kleden)*

**NEVEZ-AMZER / NEV-AMZER** [nev'ãmzər] ['ne:vəz'ãmzər] [ne(j)'ãmzər] : [***neuez amzer*** 1499] n.f. ; Printemps

**(A-)benn teue an nev-amzer, (a-)benn teue deliou ba'r gwe en-dro** : Quand venait le printemps, quand les arbres retrouvent leurs feuilles *(Sant-Herod)* ; **Med hadet vijent ba an nevez-amzer (iv)è hañ** : Mais on les semait aussi au printemps hein *(Skrigneg)* ; **Ar mo(d)-s(e) nis(e) amzer ar boem dé vreinañ barzh an ne(ve)-amzer war-lerc'h** : Ainsi le sillon avait ensuite le temps de se décomposer au printemps *(Kleden)* ; **Sete ba'n nev-amzer é aessoc'h 'vid an amann, vé ar gwellañ an amann ! Ahe his-se vé fresk ar yeot hag toud** : Donc au printemps c'est plus facile pour le beurre, le beurre est au mieux ! Là comme ça l'herbe est fraîche et tout *(Plonee)* ; **Ar yeot-hezh oa treutoc'h 'vi(d) ar yeot dru oa ba-lec'h ar prad oa blotoc'h, surtoud ba'n ne-amzer vis(e) yeot glas ba'r prajeier** : Son herbe était plus desséchée que l'herbe grasse qu'il y avait là où le pré était plus mou, c'était

surtout au printemps qu'il y avait de l'herbe verte dans les prés *(Kleden)* ; **Pa vije laket tammou yeot mo(d)-se d'ar c'heseg gwich-all ba'h an nev-amzer, ah beñ ar c'heseg a wellee diwar an dra-he !** : Lorsqu'on mettait un peu d'herbe comme ça aux chevaux autrefois au printemps, ah ben les chevaux se remplumaient en consommant ça *(Skrigneg)* ; **Ba'r Washaleg amañ oa bet war-benn an dour, lak an dour war 'r lïorzhou 'vid kaoud yeot a-bred d'an nev(e)-amzer ha vije saout 'alañ ha vije yeot fresk da roiñ dê 'vid kaoud laezh** : Ici à Goassalec il y eu concernant l'eau, mettre l'eau sur les courtils pour avoir de l'herbe tôt au printemps, les vaches vêlaient et il y avait de l'herbe fraîche pour avoir du lait *(Berrien)* ;

- **Pé tàey mis-meurzh pras hag an ne(v)e-amzer / D(a) jeto an dud o bouteier-koat ha d(a) dapo o bouteier-lèr !** : Lorsque viendra le grand mois de mars et le printemps / De jeter leurs sabots de bois et de prendre leurs souliers *(Kleden)*

**NEVEIÑ** [ne'vɛ:ə] : [***neuezaff*** XVI[e]] vb. ; (se) Renouveler

**NEVÊNTI / NEVÊTI** [ne'vɛ̃nti] [ne'vɛ̃ti] : [***neuezinty*** 1632] n.f. (pl. **-ou** [nevɛn'ti-u]) ; Nouvelle

- **Un nevêti so gati** : Elle est enceinte *(Poullaouen)*

**NEW** [nɛw] : [***néau*** 1732] n.f. ; Auge

✗ *syn.* : ***beol, komm, lower***

**Am(añ) oa ur plac'h ba kêr am(añ) ha' na un new ba penn he di ha toud an dour a implijè-hi da werc'h(iñ) hi *vaisselle*, daolè-hi 'naoñ ahe !** : Il y avait ici une fille au village qui avait une auge dans le bout de sa maison et elle jetait là toute l'eau qu'elle employait ! *(Kareis)*

**NI / NIN / NOM / NEM / MUM** [ni(ɲ)] [nɔ̃m] [nɛm] [mym] : [vx. br. ***ni***] pronom 1[ère] pers. pl. ; Nous

**Ni zo (e)tre o-dow ya** : Oui nous sommes entre eux deux *(Plouïe)* ; **Nin oa e brezhoneg ene** : Nous parlions breton là-bas *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ha ni é toud ar labour demp !** : Et c'est pour nous tout le travail ! *(Skrigneg)* ; **Ah ! Oh, nem zo bet pell 'h o(be)r jistr** : Ah ! Oh, nous avons été longtemps à faire du cidre *(Kareis)* ; **(A-)bénn teuy naon domp, nom yehe d'ar gusun** : Quand nous aurons faim, nous irons à la cuisine *(Laz)* ; **Nom neus bet un amzer vraw heñ ! Oh ya !** : Nous avons eu du bon temps hein ! Oh oui ! *(Laz)* ; **Ha mum oa seizh a vugale ba'r familh, ur plac'h ha c'hwec'h paotr, beb a c'hoar dimp** : Et nous étions sept enfants dans la famille, une fille et six garçons, nous avions respectivement une sœur *(Kalaner)* ; **Nin lar ato c'hwi, nin laramp ket te morse** : Nous vouvoyons toujours, nous ne tutoyons jamais *(Lannedern)* ; **Oy ! Nin mam(p)-ni owen !** : Oh ! Nous avions peur ! *(Lokmarïa)* ; **Med nem c'hoarzhè heñ !** : Mais nous riions hein ! *(Karnod)* ; **Me(d) pugur ni é (v)o red ober, set(e) (v)o profitet d'o(be)r 'benn (ar)c'hoazh** : Mais puisque c'est nous qui devrons faire, on profitera donc pour faire demain *(An Uhelgoat)*

**NIJAL** [ni:ʒəl] : [***nigal*** 1499] vb. ; Voler

**Un ambarasséres, n'eus kem(ed) lak(ad) ur bleuñenn dèi ba' he rèr, houzh nijefe** : Une frimeuse, il suffit de lui mettre une plume dans le cul et elle s'envolerait *(Laz)*

- **É nijal (e)ma e spered d'an neñw** : Il est dans la lune (mot-à-mot : Son esprit vole dans les cieux) *(Plouïe)*
- **Pa vé ar gwinili é nijal ijel-tre vé sin ar glô gate** : Quand les hirondelles volent très bas c'est signe de pluie (prov.) *(Plouïe)*

**NINTRA** [ni(n)'tra] : ad. & n. ; Rien (cf. **NETRA**)

**NIZ / NI** [(n)ni:(z-s)] : [***ny*** 1499 ; ***niz*** 1659] n.f. (pl. **-ed** ['nijəd-t]) ; Neveu

**Un ni diñ** : Un neveu à moi *(Poullaouen)* ; **Ha goud(e) deus an abard'hê-noñs neuhe oa deut ma ni bihen da gerc'hed 'nê neuhe** : Et après alors le soir, mon petit neveu était alors venu les chercher *(Skrigneg)* ; **Mé niz vé 'prepariñ an dra-he : Gwin gwenn vé lakeet, siro ha gou(de)-se bïer** : C'est mon neveu qui prépare ça : On met du vin blanc, du sirop et ensuite de la bière *(Laz)* ; **Ba Gourin dé wel(ed) un ni din oa drailhet e gar daoñ ga un tourc'h** : À Gourin pour voir un de mes neveux qui avait la jambe déchiquetée par un verrat *(Kleden)* ; **Pedur ma ni na telefonet din dec'h hag a lare diñ ema dow-ugent la so a(ho)nt ar hi-(ho)nt à chom** : Puisque mon neveu m'a téléphoné hier et m'a dit que ça fait quarante ans qu'il habite là-bas *(Skrigneg)* ; **C'hoant meus da werzh ar feurm blam da reiñ an erc'hent da ma ni d'o(be)r ur c'hrow-saout** : Je veux vendre la ferme afin de donner l'argent à mon neveu pour qu'il fasse une étable *(Lokarn)*

**NIZH** [ni:z-s] : n.m. ; Nid (cf. **NEIZH**)

**NIZHES** ['ni:zəz-s] : [vx. br. ***nith*** ; ***nyz*** 1499 ; ***nisés*** 1659] n.f. (pl. **-ed** [ni'ze:zəd-t]) ; Nièce

**Hag Germaine zo un nizhes dèi, hi zad oa breu(r) dèi, da Gatherine** : Et Germaine est une nièce à elle, son père était le frère de Catherine *(Skrigneg)* ; **Me meus un nizhes ha neus tri vugwal, diw verc'h hag ur mab ha heñi e-bed anê zo demeit** : Moi j'ai une nièce qui a trois enfants, deux filles et un fils, et aucun d'entre eux n'est marié *(Plouïe)* ; **Ha goulskoude meus bet gwraet deus ma nizhes ahe his-se abowe zo pell-zo ha oa deut daroued ba enni ahe his-se toud** : Et pourtant j'ai fait à ma nièce là-même ça fait super longtemps, elle avait eu des dartres là comme ça *(Plouïe)*

**NOASIÑ** ['nwɑ:zə] : [***noasaff*** 1499] vb. ; Nuire

**Ur chimurig, un dèn noaset deus toud an traou** : Un chétif, une personne à qui tout nuit *(Plouïe)*

**NOASUS** ['nwɑ:zəz-s] : [***noasus*** 1499] ad. ; Nocif (-ve) / Nuisible
**Labouriou noasus d'ar yec'hed** : Des travaux nuisibles à la santé *(Poullaouen)*

**NOAZH** [nwɑ:z-s] : [vx. br. ***noit*** ; ***noaz*** 1499] ad. ; Nu (-e)
**E dreid noazh ba sparsiatou** : Ses pieds nus dans des spartiates *(An Uhelgoat)* ; **Ni n'omp ket noazh amañ** : Ici nous ne sommes pas nus *(Skrigneg)* ; **Bale treid noazh, dïerc'hen, ma vé tap(et) ur rum : Hezh so aet dïerc'hen d'e wel(e) !** : Marcher pieds nus, nu-pieds, si l'on attrape un rhume : Il est allé nu-pieds dans son lit ! *(Laz)* ; **Ar re-h(e) vij(e) o rewr noazh, sete a staotent hag à reent ar pezh nagn c'hoant mod a zigouee, houzoh walc'h, pa nijent c'hoant !** : Ils avaient le cul nu, donc ils pissaient et ils faisaient ce qu'ils voulaient comme ça arrivait, vous savez bien, lorsqu'ils avaient envie ! *(Skrigneg)* ; **Me(d) breum(añ) pé weler ar merc'hed ka kêr ah(e), me(d) vegn ko(s)imant noazh ! Traou skañw gate, ur bragou vé gate ma'hat ha neu'n un tamm sae skañw walc'h !** : Mais de nos jours lorsqu'on voit les femmes en ville là, mais elles sont quasiment nues ! Vêtues de trucs légers, probablement un pantalon et alors une petite robe assez légères ! *(Kareis)*

- **Beañ war e galon noazh** : Être à jeun (d'alcool) ; **Oa ket war i galon noazh** : Il n'était pas à jeun (d'alcool) *(Skrigneg)*
- **En-noazh** : À nue ; **Vé ket lesket an douar ar mod-se en-noazh james !** : On ne laisse jamais la terre à nue comme ça ! *(Skrigneg)* ; **Me(d) pass lesken an douar en-noazh !** : Mais ne pas laisser la terre à nue ! *(Skrigneg)*
- **Noazh evel ur c'hwil-du** : Nu comme un ver (mot-à-mot : Nu comme un cafard) *(Plouïe)*
- **Noazh-ran** : Nu comme un ver (mot-à-mot : Nu-têtard) ; **Hemañ zo noazh-ran** : Il est nu comme un ver *(Landelo)*

**NOBL** [nɔ̀.b] : [***nobl*** 1499] ad. ; Noble
**Ga(v)i ket noploc'h (e)vid hezh james** : Jamais vous ne trouverez plus noble que lui *(Poullaouen)*

**NOBLAÑS** ['no:blɑ̃z-s] : [***noblancz*** 1576] n.f. (pl. **-ed** [no'blɑ̃səd-t] **-ou** [no'blɑ̃su]) ; Noble
**Med gwech-all an noblañsed a zañse (iv)è** : Mais autrefois les nobles dansaient aussi *(Skrigneg)* ; **Ar roue hag an noblañsou** : Le roi et les nobles *(An Uhelgoat)* ; **Oa ket kalz feurmiou bras hag alïes oagn feurmiou, oagn deuh an noblañsou, merourien oa an dud kalz da neuhe** : Il n'y avait pas beaucoup de grande fermes et c'était souvent des fermes, elles étaient aux nobles, pour-lors beaucoup de gens étaient locataires *(Kergloff)* ; **Ar re-he nôa forz tïegechou, me(d) pass da lar(e)d tud penvidig ha oagn ket tud penvidig 'nê ! Oagn ket noblañsed ma-keret !** : Ils avaient moult fermes, mais pas pour dire des gens riches et d'ailleurs ils ne l'étaient pas ! Ce n'étaient pas des nobles si tu préfères ! *(Lannedern)*

**NOBLISSITE / NOBLESSITE** [nobli'site] [noblè'site] : [***noblissite*** 1992] n.f. ; Noblesse

- **Be di(n)dan an noblissite** : Faire partie de la noblesse ; **Heñ oè didan an noblissite** : Il faisait partie de la noblesse *(Kergrist)* ; **Ha'n noblessite jekoure ar re vise didanne** : Et la noblesse aidait ceux qui en faisaient partie *(Kergrist)*

**NOM** ['nɔ̃m] : pronom 1ère pers. pl. ; Nous (cf. **NI**)

**NOMBR** [nɔ̃m-b] : [***nombr, nompr*** 1499] n.m. (pl. **-chou** ['nɔ̃mʃu]) ; Nombre (de)
**Med ma vise un tamm douar da labourad a vise red reiñ un nombr devejou 'benn kaoud ur chô da labourad** : Mais s'il y avait un bout de terre à labourer il fallait donner un nombre de journées pour avoir un cheval pour travailler *(Ponvel)*

**NOMPASS** ['nɔ̃mpas] : [***non pas*** 1612] ad. ; Non-pas
✗ *syn.* : ***pass*** ; & *cf.* : ***kuit da***
**Nompass riñsañ ar c'harr kichenn an toull-karr** : Ne pas vider la charrette à côté de l'entrée du champ *(Plouïe)* ; **'Vid be, a-peu-prè, gad un elvaj ne(ve), un elvaj prop, ga douar : 'Tre *150* ha dow-c'hant gwes, 'vid nompass lar(e)d lar vo ba'r viser** : Pour être, a-peu-près, avec un élevage neuf, un bon élevage, avec des terres ! Entre 150 et deux cents truies, pour ne pas dire qu'il sera dans la misère *(Lannedern)* ; **Un deg dèn m(e)nneket da hond d'o(be)r ur pejad labour, beñ ar mestr deus ar re-s(e) ga(v)e papred tri pe be(va)r ha' 'o papred klass bid aes, nompass bid kapab ba'r béc'h !** : Une dizaine qui va faire un gros travail, ben le maître trouvait toujours trois ou quatre qui chercheront à être à leur aise, incapables dans l'effort ! *(Kleden)*

**NONDEDÏE / NONDIDÏE** [nɔ̃nde'dijə] [nɔ̃ndi'dijə] : Interj. ; Nom de Dieu
**Ya ! Na musuliet ga i vetr... Oh nondidïe !** : Oui ! Il avait mesuré avec son mètre... Oh nom de Dieu ! *(Plouïe)* ; **Ah ya, ar loned 'ha nondedïe zo spontus !** : Ah oui, nom de Dieu les bêtes sont atroces ! *(Skrigneg)* ; **Oh gast !!! Oh nondedïe !!! Hemañ neus gwerzhe(t) 'ha(n)on !** : Oh putain ! Oh nom de Dieu !!! Il m'a vendu ! *(Skrigneg)* ; **Ah, me(d) tull ! Tull brodet ! Me(d) an dra-he n'é ket ar c'hroched heñ ! Ah nondidïe ! Me meus gwraet ur c'holier !** : Ah, mais du tulle ! Du tulle brodé ! Mais ça ce n'est pas le crochet hein ! Ah nom des Dieux ! Moi j'ai fait un col ! *(Plonee)* ; **Ah nondedïe !!! Ha yoñw ket da labourad ti un dèn hag a reproch dé mé merc'h pezh zeb, pezh meus laket dèi ba hi flad !** : Ah nom de Dieu ! Je ne vais pas travailler chez une personne qui reproche à ma fille ce qu'elle mange, ce que je lui mets dans sa gamelle ! *(Sant-Wazheg)* ; **Oh nondidïe ! Aet é ar penn ba'n toull** : Oh nom de Dieu ! La tête est allée dans le trou *(Landelo)* ; **Oh nondidïe-idïe ! Aet é ba'n toull adarr(e) !** : Oh nom

de Dieu ! Elle est encore allée dans le trou ! *(Landelo)* ; **Soñj meus gwel (a)nê mil-mouget, (e)vel vïe laret gwech-all, mil-mouget oagn toud ! Oh nondedïe-dïe-dïe-dïe !** : Je me rappelle les voir complètements saouls, comme on disait autrefois, ils étaient tous complètement saouls, Oh nom de Dieu ! *(Lokmarïa)*

**NORMAL** ['nɔrməl] [nɔrmal] : [***normal*** 1992] ad. ; Normal (-e)

**Ur loa-bod normal** : Une louche normale *(Skrigneg)* ; **Ah ! Med ahe n'é ket normal !** : Ah ! Mais là ce n'est pas normal ! *(Poullaouen)* ; **Opala ! N'é ket un dèn normal (a)nèoñ, deuh hemañ é daw diwall drame zo un dèn surnaturel sur a-walc'h !** : Opala ! Ce n'est pas une personne normale, il faut faire attention à lui parce que c'est sûrement une personne surnaturelle *(Landelo)* ; **Gast ! An dra-mañ n'é ket normal ar voutik-mañ !** : Putain ! Ça c'est pas normal cette histoire ! *(Plonee)* ; **Oa oblijet da veañ ar c'hentañ heñ, normal oa !** : C'était obligé qu'il soit le premier hein, c'était normal ! *(Karnod)* ; **Vije lakeet ga krochedou normal** : On mettait avec des crochets normaux *(Skrigneg)* ; **Blam se vije gwraet kafe ha bar(a) d'an dud, normal oa un tamm hañ !** : C'est pour ça qu'on faisait du café et du pain aux gens, c'était un peu normal hein ! *(Berrien)* ; **Un tamm bombocher, un' ha' vije mew alïes, me(d) an heñi eve kimed ur wech tre var(e) oa normal !** : Une sorte d'ivrogne, un individu qui était souvent saoul, mais celui qui ne buvait qu'une fois le temps était normal ! *(Plonee)* ; **Ba b(e)-lec'h oan bet 'labour(a)d a ga(v)èn la oa normal, me(d) nign a vise an eil ba-ti igili ke(n)tac'h, ba kêr pet(r)a !** : Là où j'avais travaillé, je trouvais que c'était normal, mais nous étions plutôt l'un chez l'autre, au village quoi ! *(Sant-Wazheg)*

**NORMALAMANT** [nɔrma'lɑ̃ːmən] : [***normalamant*** 1992] ad. ; Normalement

**N'eer ket war an tu-eneb ma eer, normalamant é sañset da ve jerret** : Ce n'est pas dans le sens inverse que l'on va, normalement c'est censé être fermé *(Plourac'h)* ; **Normalement pa vé marw un dèn vé reud !** : Normalement lorsqu'une personne meurt, elle est raide *(Plouïe)* ; **Ma (e)ma skeltr ar jeu ga Steredenn-ar-Werc'hes ha ga'r loar, normalamant é mad !** : Si l'étoile du berger et la lune sont éclatantes, normalement c'est bon ! *(Kleden)*

**NOS / NOÑS** [nɔ̃ːz-s] : [vx. br. ***nos***] n.f. (pl. **-iou** ['nɔ̃zju]) ; Nuit / Soir / app. ; De nuit (cf. **ABARD'HÊ-NOÑS**)

**Prest an noñs da zond dress** : La nuit est juste sur le point de tomber *(Plouïe)* ; **D'ar sadorn d'an nos** : Le samedi soir (en général) *(Plouïe)* ; **Erro an nos dija a-benn oa en-om ga(a)et gad un'...** : La nuit était déjà arrivée quand il en rencontra un... *(Berrien)* ; **Deut oa an nos neuhe** : La nuit était donc venue *(Berrien)* ; **Deus noñs vise rôet un tamm gwerzh-putun d'an dud** : De nuit on donnait un peu de pourboire aux gens *(Plouïe)* ; **Kroget oa deus an abard'he d'an noñs** : Ça avait commencé en début de soirée jusqu'à la nuit *(Plouïe)* ; **Ha noè choñjet un nos** : Et elle pensa une nuit *(Kergrist)* ; **Digoueet an nos** : La nuit est tombée *(Landelo)* ; **Nav eur deus an nos** : Neuf heures du soir / Vingt-et-une heures *(Landelo)* ; **Hag oan aet d'he zi deuh an nos** : Et je suis allé chez elle la nuit *(Ar Fouillez)* ; **Ar re-mañ oè divunet kreis an nos** : Ils furent réveillés au beau milieu de la nuit *(Kergrist)* ; **Sete (a-)benn-neuhe oa deut noñs dija** : Voilà pour lors la nuit était déjà tombée *(An Uhelgoat)* ; **Ha vïe daw dèoñ partïal (a-)raog vïe deut an noñs**: Et il lui fallait partir avant la tombée de la nuit *(An Uhelgoat)* ; **Deut oa neuhe an nos teñval** : La nuit sombre était alors venu *(Lopereg)* ; **Ya-ya hag an dra-h(e) boee pad an nos** : Oui, oui ça cuisait pendant la nuit *(Pleiben)* ; **Pad an nos war-var** : Pendant la nuit dans l'incertitude *(Poullaouen)* ; **Noñs téñval oa 'benn oa-ñw deut d'ar gêr** : Il faisait nuit sombre avant qu'il ne vienne à la maison *(Plouïe)* ; **Gou(de) vïe deut an noñs vïet ket labouret kin, 'n noñs teu a-bred deuh ar gooñw !** : Après que la nuit venait vous ne travailliez plus, la nuit vient tôt l'hiver *(Lannedern)*

- **A-benn arc'hoazh d'an noñs** : Demain soir ; **'Benn (ar)c'hoazh d'an noñs, kaoud a ra diñ met(r)amant venoñs 'n (hi)ni (e)ma ? N'é ket ! 'Benn (ar)c'hoazh 'n (hi)ni (e)ma** : Demain soir, je crois ou-bien c'est aujourd'hui ? Non ! C'est demain *(Skrigneg)*
- **A-hed an noñs** : Toute la nuit ; **An dud, skuizh michañs o veilhad hed an noñs, oa chomet morgousked** : Les gens, probablement fatigués d'avoir veillés toute la nuit, étaient restés à moitié endormi *(An Uhelgoat)*
- **An de-all da nos** : L'autre soir ; **An di-all da noñ(s) oa deut da joñj diñ, lod a ree ar c'heveleg deus an dra-h(e) !** : Ça m'était revenu l'autre soir, certains appelaient ça les « bécasses » (corbelets) *(Skrigneg)*
- **An nos a-raog** : La veille au soir ; **Klêt na lapouss-an-Ankou skrijal an nos a-raog** : Elle avait entendu l'effraie hululer la veille au soir (présage de mort) *(Poullaouen)*
- **An noñs-mañ** : Cette nuit (à venir) ; **An noñs-m(añ), mar a làeres ket an niñsel 'tre ma gwreg ha me ba'h ar gwele, pé vefomp aet da gousked, n'o kemed ar marw evitout !** : Cette nuit, si tu ne viens pas voler le drap qui se trouve entre ma femme et moi dans le lit, lorsque nous serons allés dormir, il n'y aura que la mort pour toi ! *(Skrigneg)*
- **Ar sadorn-noñs** : Le samedi soir ; **Set(u) benn vise deuet ar sadorn-noñs** : Donc avant le samedi soir *(Kergloff)*
- **Ba-kreis an noñs** : En pleine nuit ; **Kar d'ar mar(e)-se vis(e) kont(et) beb sort traou lar vise 'n Ankou wa(r) 'n hent, ba-kreis an noñs** : Car à cette époque-là on racontait toutes sortes de choses qu'il y avait l'Ankou sur la route, en pleine nuit *(Kleden)*
- **Cherr-nos / Rous-nos** : Tombée de la nuit / Crépuscule ; **Cherret é an noñs** : La nuit est tombée *(Plouïe)* ; **Rous-nos, ya an dra-he zo just ba komañsamant an noñs ma 'keres** : Le crépuscule, oui c'est juste à la tombée de la nuit si tu préfères *(Plouïe)*
- **Dec'h da noñs**: Hier soir ; **Pass dec'h da noñs, an de raog** : Pas hier soir, le jour avant *(Skrigneg)*
- **Evid-noñs** : Cette nuit ; **Ah ! Me meus bet un hunv(r)e drol 'vi'-noñs 'ha !** : Ah ! J'ai fait un rêve étrange cette nuit ma foi ! *(Poullaouen)* ; **Hunv(r)eet-mat meus 'vi'-noñs** : J'ai sacrément bien rêvé cette nuit *(Kleden)* ; **Ma ! Amañ neus gwraet, 'vi'-noñs, an horolach ur son drol ! Ma ! Ma'hat vo e(rr)i an Ankou da gerc'hed un' bennaket** : Eh bien ! Ici cette nuit l'horloge a fait un drôle de bruit ! Eh bien ! L'Ankou va probablement arriver pour prendre quelqu'un *(Skrigneg)*

- **Evid an nos** : Pour la nuit ; **Ha sete heñ vïe lojet neuhe 'vi' an nos ba krow ar c'heseg** : Et il était alors donc logé pour la nuit dans l'écurie *(Lokmarïa)*
- **D'ar sul-nos** : Le dimanche soir ; **Hag an dud 'n (hi)ni yee d'ar bal d'ar sul-nos ha teue d'ar gêr toud (e)n-ur ganañ** : Et ce sont les gens qui allaient au bal le dimanche soir et qui revenait à la maison tous en chantant *(Sant-Wazheg)*
- **Deus an nos / Deuh an noñs / Doc'h an nos** : Le soir ; **War an de weles ket (a)nê ha deuh an nos n'ês ket da wel an dud kin (e)vel vije gwech-ell** : De jour tu ne les vois pas et le soir tu ne vas pas voir les gens comme autrefois *(Kalaner)* ; **Ah deuh an nos a-wechou ma dowlagad mes** [mɛz-s] **poan, ba ma dowlagad mev** [mɛv-f] **poan** : Ah, parfois le soir j'ai mal aux yeux, j'ai mal aux yeux *(Laz)* ; **Ar lapouss gano ket deuh an noñs ha c'hoazh matrehe ray ket** : L'oiseau ne chantera pas la nuit et encore peut-être ne le fera-t-il pas *(An Uhelgoat)* ; **He-hun vé deus an nos, med houzh vé tud gati deuh ar mintin** : Elle est seule la nuit, mais elle a du monde le matin *(Plouïe)* ; **Deuh an nos vise patates ha kig-sall bemde, an dra-he oa ar meus a vije bemde** : Le soir on avait des patates au lard quotidiennement ; c'était le bon plat quotidien *(Lokmarïa)* ; **Me labour deuh an dei med pass deuh an noñs** : Je travaille le jour mais pas la nuit *(Pleiben)* ; **Vïe rôet kerc'h, rôet foenn dê ha goud(e)-se da-beked c'hwec'h eur deuh an nos** : On leur donnait de l'avoine, du foin et ensuite jusqu'à dix-huit heures *(Berrien)* ; **Doc'h an noñs ziskenne ha ree-heñw « Toud ! Toud ! »** : Il descendait la nuit ma foi et il faisait « Toud ! Toud ! » (son du hululement du hibou) *(Kleden)* ; **Ha Catherine a vije à kousked ba'r gambr a-vass da moèr(e)b 'Fin, sell ar mo(d)-se deuh an noñs vij(e) k(et) hi-hun !** : Et Catherine dormait dans la chambre en face de tante 'Fin, ainsi elle n'était pas seule la nuit ! *(Skrigneg)*
- **Noñs-de** : Une nuit et un jour / Nuit et jour ; **Ya, med ar bleud vise barzh memes-tra ha gôet vise aboe noñs-de raog** : Oui, dedans il y avait quand-même la pâte, elle fermentait depuis la nuit et le jour d'avant *(Ponvel)*
- **Nos kentañ an eured** : Nuit de noce ; **Gis a ouïon ket pe-seurt mod vé gwraet da nos kentañ an eured** : Vu que je ne sais pas comment on fait pour la nuit de noce *(Sant-Hern)*
- **Nos-Nedeleg** : Réveillon de Noël ; **Me oa ma-hun 'e da ze an nos-Nedeleg** : Moi aussi j'étais seule le jour du réveillon de Noël *(Skrigneg)*
- **Taol-nos** : Table de nuit ; **(Ha)g (e-)se oa pé oa bet vaet d'an eured oa vaet ar vamm ba'r gambr ha na fouilhet-hi ha na ka(v)et-hi diw vouest ba'n daol-nos** : Et donc ce fut pendant qu'ils allèrent à la noce que la mère alla dans la chambre qu'elle fouilla et elle trouva deux boîtes dans la table de nuit *(Sant-Hern)*

**NOSAD / NOÑSAD** ['nɔ̃:zəd-t] ['nɔ̃səd-t] : [***noziad*** 1927] n.f. (pl. **no(ñ)sajou** [nɔ̃'(s/z)ɑ:ʒu]) ; Nuitée / Soirée

**Pad diw noñsad** ['nɔ̃səd-t] **oain ket 'vid kousked** : Pendant deux nuits je ne pouvais pas dormir *(Plouïe)*

**NOSVEZH / NOÑZVEZH NOSAZH** ['nozvəz-s] ['nɔ̃:zəz-s] ['nɔ̃:zaz-s] : [***nosvez*** 1530] n.f. (pl. **nosvechou** [nɔ̃z'veʃu]) ; Nuitée / Soirée

**Ah ya, kér a oa ya, (e)vid un nosvezh ba'r prijon ma visent mew** : Ah oui, c'était cher oui, pour une nuit en prison s'ils étaient saouls *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Setu teue d'an nosvechou, ur wech du-mañ, ur wech-all un ti-all** : Elle venait donc les nuits, une fois chez moi, une autre fois chez un autre *(Lokered)* ; **Gwraet na un tammig kousk ba-kost ur c'hleuñ (e)vid hataped an nosvechou kollet** : Il avait fait un petit somme au bord du talus pour rattraper les nuits perdues *(An Uhelgoat)* ; **Ba toud an tïer basseer war-lerc'h an (d)e kent' ar bla ha vise gwraet un tamm noñsezh, vïe c'hoarïet-kartou ha 'r merc'hed vïe kont' ar gaos 'korn an tan !** : On passait dans toutes les maisons après le jour de l'an et on faisait une nuit, on jouait aux cartes et les femmes tapaient la discute au coin du feu ! *(Lannedern)* ; **Goude war-si(zhu)n, eh beñ an dud 'h ee d'ar goñw, an dud 'h ee d'an nos(v)ezh ba-ti un', goude oa an de war-lerc'h ba-ti an heñi-all da c'hoa(r)i kartou pe da c'hoa(r)i domino ha da dommañ tal an tan ! Da gontañ rismodilli** : Après en semaine, eh ben les gens allaient l'hiver, les gens allaient en soirée chez l'un, après le jour suivant chez l'autre pour jouer aux cartes ou aux dominos et se chauffer en face du feu ! Pour raconter des historiettes *(Berrien)* ; **Distrempet ga dour ha gwinizh-tu ha red vije lak anaoñ da bifiñ pad un noñsezh 'è ! Daoñ da drenk un tamm** : À détremper avec de l'eau et du sarrasin et il fallait aussi le laisser cailler pendant une nuit ! Pour qu'il s'acidifie un peu *(Skrigneg)* ; **Ha vis(e) lesk(et) ar reñ-s(e) da dremp(añ) un noñs'ezh neu'n ha war-lerc'h vïegn tennet-maes ha kass(e)t d'ar stêr da wask(añ) un tamm bihen** : Et on les laissait alors tremper une nuit et après on les sortait et on les envoyait à la rivière pour essorer un petit peu *(Kareis)*

- **Nosvezh kentañ an eured** : Nuit de noce ; **Ouïon ket pe-seurt mod vé gwraet an nosvezh kentañ d'an eured** : Je ne sais pas comment on fait pendant la nuit de noce *(Sant-Hern)*

**NOTENN** ['nɔtən] : [***notenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [nɔ'tɛnu]) ; Note

**Neus ket kemeret notenn gwech e-bed** : Il n'a jamais pris de notes *(An Uhelgoat)*

- **Pass goûd notenn e-bed** : Ne rien savoir du tout ; **Ya, me(d) vorz pe-naos : Lod so paotred lemm 'è hag a oar ! Ha lod-all n'ouzont notenn (e-)be(d) ! Me(d) notenn (e-)be(d) !!! Zo teuk ! Un teuker a vé gwraet deus an dra-he !** : Oui, mais peu importe : Certains sont aussi des gars vifs et qui savent ! Et certains autres ne savaient rien du tout ! Mais rien du tout ! Sont empotés ! On appelle ça des empotés ! *(Skrigneg)*

**NOTER** ['nɔtər] : [***noter*** 1499] n.m. (pl. **-ien** [no'tɛrjən]) ; Notaire

**Daw dèi go(r)tei pegur oa-hi labourad ba ti un noter** : Il fallait qu'elle attende puisqu'elle travaillait chez un notaire *(Sant-Hern)* ; **Kantretiner ? An dra-he é ar pezh arc'hant vé dé versañ d'an noter pé vé marw an dud** : « Kantretiner » ? C'est l'argent qu'il y a à verser au notaire lorsque les gens meurent *(Plonee)* ; **Setou an noter, heñw oa klask (iv)e !** : Donc le notaire la cherchait aussi *(Plonee)* ; **Hag a hei voa deut neuhe (a)ssames ga he merc'h douzh Segré dé di an noter neuhe** : Et elle vint alors avec sa fille de Segré chez le notaire donc *(Plonee)* ;

**Oh ya ! Ar re-he é an noterien hag a brofit ! Memes-tra é kér heñ ! Kér é an traou ba ti an noterien** : Oh oui ! Ce sont eux les notaires qui profitent ! C'est quand-même cher hein ! C'est cher chez les notaires *(Plonee)*

**NUL** [nyl] : [***nul*** 1893] ad. ; Nul (-le)

**Gwraet meus ur labour nul fenoñs** : J'ai fait un travail nul aujourd'hui *(Plouïe)* ; **Med 'vitoun, se oa labour nul !** : Mais pour moi, c'était du travail nul ! *(Lokarn)* ; **Gav ket din oa mein-do mod-all... Yeo ! Ba Skrigneg oa bet da zigentañ ! Ar mein-do oa nul !** : Je ne crois pas qu'il y avait des ardoises sinon... Si ! Il y en a eu à Scrignac au départ ! Les ardoises étaient nulles ! *(Skrigneg)* ; **D(a) zigentañ oa ur chuchüenn 'ha ! Oh, nul 'ha da gontañ ! Med ba'r skol é bet ma'hat hañ ! Gwellaad a ree !** : Au départ c'était un mollasson ma foi ! Oh, nul pour conter ! Mais il a probablement été à l'école hein ! Il s'améliorait ! *(Skrigneg)*

**NUNU** [nyny] : [***nunu*** 1992] coll. ; Digitales (cf. **BURLU**)

**Re-hir ha gis-se ra tek ha tek ! Ar re-s(e) so nunuiou, ya** : Des longues et comme ça elles font tec et tec ! Ce sont les digitales, oui *(Kleden)* ; **Hag ar wech vis(e) bet Sul(v)ezh ar Sakramant Bras neu'n, ah(e) vis(e) ar person ba-kreis ar macheñ ha vis(e) pe(va)r (o) tougen 'naoñ ha vis(e) lak(et) nunu neu'n penn-a-benn ha be vise ur prossessïon ha neu'n vis(e) aet an Dieoul maes ar stêr** : Et dès que le dimanche du Saint-Sacrement était passé, le prêtre était alors au centre du truc et quatre le portaient et on mettait alors des digitales de bout en bout, une procession se déroulait et alors le diable était sorti de la rivière *(Kleden)*

**O** [o] : [vx. br. ***ou*** ; ***o*** 1519] pron. pers. 3e pers. pl. ; Leur(s)

- **O-diw** : Toutes les deux (elles deux) ; **(Ha)g (e-)se pé oa digoueet an diw gozh assames oaint kontant o-diw** : Et donc lorsque les deux vielles arrivèrent ensemble elles étaient contentes toutes les deux *(Sant-Hern)*
- **O-dow** : Tous les deux (eux deux) ; **'Ganign o-dow o-dow** : Ils chantaient à deux tous les deux *(Plourac'h)* ; **Un devezh oant partïet o-dow** : Un jour ils sont partis tous les deux *(Berrien)* ; **Pugur oagn digoueet o-dow (a)ssames** : Puisqu'ils étaient arrivés tous les deux en même temps *(Skrigneg)* ; **Un' deus Berrien hag egile zo aet da Blougoun hag e-se oaint aet o-dow war o gont 'è** : Un de Berrien et l'autre parti à Plougonven et ils partirent donc aussi à leur compte *(Skrigneg)*
- **O-zri** : Tous les trois (eux trois) ; **O-zri krog em chupenn** : Eux trois crochant dans ma veste *(Ar Fouilhes)*

**OABR** [wab-p] [ɑ:b-p] : [***oüabr*** 1716] n.m. ; Ciel

**Pé welefeh ru an oab' tond, (a-)benn-neuhe vênt-hè o tost** : Lorsque tu verras le ciel se teindre en rouge, c'est que pour-lors ils se rapprocheront *(Plonee)* ; **Erro é ru an oab'** : Le ciel est devenu rouge *(Plonee)* ; **Koumoun zo ba'h an oab'** : Il y a des nuages dans le ciel *(Pleiben)* ; **Darded zo ba'n 'ab' ahe** : Il y a des épars dans le ciel *(Lannedern)* ; **Deut oa an oab da lugerniñ war-zu'g ar c'huz-heol** : Le ciel vînt à briller en direction de coucher de soleil *(An Uhelgoat)*

- **Ma vïe gwel(et) tro-walc'h glas ba'n oab 'vi(d) o(be)r bragou d'ar jañdarmed, neuh(e) oa mad** : Si on voyait assez de bleu dans le ciel pour faire des pantalons aux gendarmes, alors c'était bon *(Laz)*

**OAD** [wɑ:d-t] : [vx. br. ***oat, oit*** ; ***oat*** 1499] n.m. (pl. **oajou** [wɑ:ʒu]) ; Âge

**Pe oad é bremañ ?** : Quel âge a-t-il maintenant ? *(Plouïe) ;* **Digourdi out d'i oad !** : Tu es dégourdie pour ton âge ! *(Skrigneg)* ; **Hezh zo memes oad genin** : Il a le même âge que moi *(Plouïe)* ; **N'é ket gwal vras deus e oad** : Il n'est pas bien grand pour son âge *(Skrigneg)* ; **Oh ya, moèreb, mad é-heñw ! Med n'é ket bras d'é oad hañ !** : Oh oui, ma tante, il est bon ! Mais il n'est pas grand pour son âge hein ! *(Kleden)* ; **Pe oad é ? Tost da zow-ugent** : Quel âge a-t-il ? Proche de la quarantaine *(Plouïe)* ; **Memes oad ganen-me a-peu-prè** : À peu près du même âge que moi *(Plouïe)* ; **Pé oa deut an oad dèoñ d'hond da ziwal ar saout** : Lorsqu'il atteignit l'âge d'aller garder les vaches *(Plonee)* ; **Hag heñw oa deut an oad daoñ d'hond d'ar sertifikad** : Il avait atteint l'âge d'aller au certificat *(Sant-Hern)* ; **Ba'r skol 'h oun bet barzh Kalaner beked an oad a naw la** : J'ai été à l'école à Calanhel jusqu'à l'âge de neufs ans *(Kalaner)* ; **Wei ! Ur serten oad, matrehen pemp pe c'hwec'h la ha tr(i)-ugent deja pe tost da se** : Holala ! Un certain âge, peut-être soixante-cinq soixante-six ans déjà ou pratiquement *(Plourac'h)* ; **Ya, med memes d'an oad-se ?!** : Oui, mais même à cet âge-là ?! *(Skrigneg)* ; **Ah ya ! N'eus ket oad...** : *(Plouïe)* ; **Un' yowank, d'an oad-se, a neus kement viss so toud ha kement rus surtoud !** : Un jeune, à cet âge-là, a tous les vices et surtout toute la ruse ! *(Skrigneg)* ; **Ma zad oa deut klañw d'ar yêr deus an *Allemagne*, dre an oad vijent lachet deus prisonier kentoc'h** : Mon père était revenu malade à la maison d'Allemagne, selon l'âge on les relâchait de prison plus tôt *(Skrigneg)*

- **Ba'h an oad ha ema** : À l'âge qu'il a ; **Ha sur gad an dud zo, ba'h an oad ha 'maint** : Et certainement avec les gens qu'il y a, à l'âge qu'ils ont *(Skrigneg)*
- **Be ba oad *ub.*** : Être de l'âge de ; **Ar peb bras da 'r re zo ba ma oad din** : La plupart de ceux qui ont mon âge *(Laz)*
- **Beañ en oad da *ub.*** : Être de l'âge de *qqn.* ; **Ha hi gwas oa chom barzh Skrigneg ahe, ar re zo 'n oad din-me ha toud so bet o frisañ o blew ga hoñzh** : Et son mari habitait là à Scrignac, toutes celles de mon âge sont allées se faire friser les cheveux par elle *(Skrigneg)*
- **Be erri (en / ba) ur serten oad** : Avoir atteint un certain âge / Être d'un certain âge ; **Sete ma mamm deja oa e(rr)i 'n ur serten oad** : Ma mère avait déjà atteint un certaine âge *(Skrigneg)* ; **Med ar re oa kasemant e(rr)o ba ur serten oad** : Mais ceux qui avaient quasiment atteint un certain âge *(Kleden)* ; **Ma dad oa e(rr)o ur serten oad pé oan-m(e) ganet, pigur me oa ar yowankañ** : Mon père avait atteint un certain âge lorsque je naquis, puisque j'étais la plus jeune *(Ponvel)* ; **Pé vêr yowank 'hend-ell vé tammou miser é klosañ 'nê gan ar penn-dowlin dape tomm ha oamp ket ken abitüet 'vel re e(rr)o serten oad 'è 'vid troiñ anê, med boñ... Mod-se vé disket !** : Sinon lorsqu'on est jeune c'est un peu la misère pour les enclore avec le genou, tu attrapais

chaud et nous n'étions pas non-plus autant habitués que ceux d'un certain âge pour les tourner, mais bon… C'est comme ça qu'on apprend ! *(Pluskelleg)*

- **Be tro (memes / an) oajou ga *ub.*** : Être approximativement de l'âge de *qqn.* ; **Ar re-he so tro an oajou ganen n'eus ket kalz kin !** : Ceux qui sont approximativement de mon âge ne sont plus très nombreux ! *(Plonee)* ; **Ha oa ur mevel yowank tro memes oajou ga paotr an ti** : Et il y avait un jeune commis aux alentours du même âge que le garçon de la maison *(An Uhelgoat)*
- **Dond war an oad** : Avancer en âge / Devenir vieux ; **Ha bremañ dre ma teu war an oad, daon ! N'andur ket kin…** : Et maintenant à mesure qu'il avance en âge, dam ! Il ne supporte plus… *(Skrigneg)* ; **Ha vise lod deut war an oad ha kustum da vé (é) labourad alïes ba'r parkeier** : Et il y en avait certains âgés et habitués à travailler souvent dans les champs *(Plouïe)* ; **Un dèn alïes tà mïoc'h anoudegezh daoñ dre ma tà war an oad** : Souvent un homme lui vient plus de connaissance à mesure qu'il avance en âge *(Kergloff)*
- **En oad** : En âge ; **Tud 'n oad vije daw beañ ga'r saout memes-tra !** : Les gens en âge devaient être quand-même avec les vaches *(Berrien)*
- **Erri en oad da** : Arriver en âge de ; **E(rr)i out en oad da hoûd ha n'ou(z)es ket se !? Lar vemp sañset da souetiñ blavezh mad !** : Tu es arrivé en âge de savoir et tu ne sais pas ça ?! Que nous sommes censés souhaiter la bonne année ! *(Skrigneg)*
- **Erro en oad eh é** : À l'âge qu'il (/elle) a ; **Eo-eo ! E(rr)i en oad eh é hag ar re-all zo bras deja ! Oamp ket sell da veañ kin** : Si-si ! À l'âge qu'elle a et les autres sont déjà grands ! Nous n'avions plus prévu d'en avoir (des enfants) *(Skrigneg)*
- **Erro war an oad** : D'un âge avancé ; **Heñ gaosev brezhoneg ya, med hezh so e'o un tamm war 'n oad, breum(añ) (e)ma-heñw deg vla ha pe(va)r-ugent 'benn-brem(añ) ma'hat** : Oui, il parle breton, mais il est un peu d'un âge avancé, il a maintenant probablement quatre-vingt-dix ans *(Speied)* ; **An di-all ni mamp gwelet ur plac'h oa e(rr)i war an oad a'ha ! Med errïet oa stumpet a'ha ! Renket mamp c'hoarzhin hag a oa in chort hag dindan ar chort a oa *un collant* gati, ma haotr-kaezh-mañ !** : L'autre jour nous avions vu une femme d'un âge avancé ma foi ! Mais elle était habillée ma foi ! Nous étions obligées de rire, elle était en short et sous le short elle portait un collant, mon pauvre ! *(Skrigneg)*
- **Evid an oad eh é** : Pour l'âge qu'il (/elle) a ; **Eh ! Hemañ, 'vi(d) an oad eh é, zo aet sañved-mat hañ !** : Eh ! Lui, pour l'âge qu'il a, il est devenu très savant hein ! *(Skrigneg)*
- **Pe-oad** : Quel âge ; **Med pe-oad a oa ?** : Mais quel âge avait-elle ? *(Plouïe)* ; **Pe-oad é hoh mamm ?** : Quel âge à votre mère ? *(Kareis)* ; **Deja oa pevar bla war'n-ugent ! Pe ugent la, me oar pe-oad oa… Med n'ounn ket 'hañw n'é ket pevar bla war'n-ugent** : Elle avait déjà vingt-quatre ans ! Ou vingt ans, je ne sais quel âge… Mais je ne sais pas si ce n'est pas vingt-quatre *(Skrigneg)*
- **Te n'out passe-oad han(ou)t keit-ha + *vb.*** : Tu n'as pas passé l'âge de + *vb.* ; **Te n'out passe-oad han(ou)t keit-ha harlinke da gamarades ahe his-se !** : Tu n'as pas passé l'âge de chatouiller ta camarade là comme ça !? *(Skrigneg)*
- **War an oad** : Âgé (-e) ; **Ur paotr war (a)n oad** : Un homme âgé *(Poullaouen)*

**OAJED** ['wɑːʒəd-t] : [cf. ***oadañ*** 1992] ad. ; D'un âge avancé / Âgé (-e)

**Pemp pla ha pe(va)r-ugent, ya hag e-se ! On deut oajed (iv)e, komañs da gontañ…** : Quatre-vingt-cinq ans, oui et puis quoi ! Je suis devenue âgée aussi, je commence à compter… *(Plonee)* ; **Kuriussañ ! Hemañ ree kimed an dra-he, kuriussañ kin ! 'Benn-neuhe oa-ñw oajed !** : Faire son curieux ! Il ne faisait plus que ça, faire son curieux ! Pour-lors il était âgé ! *(Plouïe)*

**OALED** ['wɑːl(əd-t)] : [***oelet*** 1426] n.m. ; Âtre

**Ba korn an oaled** : Au coin de l'âtre ; **Ar gwele-klos vise alïes ba kichenn an oaled** : Le lit clos se trouvait souvent à côté de l'âtre *(Plouïe)* ; **An oaled oa mein ha noa torret gwal e gein** : L'âtre était en pierre ça lui avait cassé la colonne vertébrale *(Kergrist)* ; **Poahañ bar(a) ba'r goketenn oa war an oal'** : Cuire du pain dans la cocotte qui était sur l'âtre *(Motre)* ; **Setou oa ar vatezh skoiñ war (a)n oaled** : La servante frappait donc sur l'âtre *(Plonee)* ; **Beb su'n vije gwraet krampouzh ha vije poahet bara ba'h an oaled** : On faisait des crêpes chaque semaine et on cuisait le pain sur l'âtre *(Skrigneg)* ; **Ha mé dantin, oh, diw wech ar su(h)un ga(v)e un toud, pé 'h ee dre ar chumin', hag (a) jomeè wa(r) e dreid, war-greis an oal(ed)** : Et ma tante, oh, elle trouvait deux fois par semaine un hibou, lorsqu'il allait par la cheminée, qui restait sur ses pattes, en plein centre de l'âtre *(Kleden)* ; **Benn-neu'n oa wa'n oal(e)d am(añ) gi-m(añ) ha setou vïemp ahe toud en-dro d'an tan** : Pour-lors c'était sur l'âtre ici-même et donc nous étions tous autour du feu *(Sant-Wazheg)* ; **Vïe kempennet an oaled pé v(o)a echüet an dei hag lec'h viche ràet un taol baleñn war an oaled, prop hag a vije lakeet toas !** : On nettoyait l'âtre lorsque la journée était finie et là où on donnait un coup de balai sur l'âtre, proprement et on mettait de la pâte ! *(Pleiben)* ; **Ar bod-panal vïe korn an oaled ! Sete ar mod-se… Med oh ! Meus ket bet droad da douched dèi** : Le martinet se trouvait au coin du feu ! Voilà… Mais oh ! Je n'ai pas eu le droit de la toucher *(Plonee)* ; **Plass da lakad ur bank (a-)dreus di-reg an oaled hag ur skabell a-beb tu** : De la place pour mettre un banc en travers devant le foyer et un tabouret de chaque côté *(Poullaouen)*

**OAN** [wɑ̃ːn] : [***oen*** XV[e]] n.m. ; Agneau **/ OANES** [wɑ̃ːnəz-s] : [***oanes*** 1499] n.f. (pl. **-ed** [wɑ̃'neːzəd-t]) : Agnelle

**Roiñ e chutenn d'an oan** : Donner la tétine à l'agneau *(Poullaouen)* ; **Owenig (e)vel un oanes** : Craintif comme une agnelle *(An Uhelgoat)* ; **Tri oan bihen warni** : Elle avait trois petits agneaux *(Poullaouen)*

**OBER / GOBER** ['ɔːbɛr] ['ɔːr] ['gɔːbɛr] : [vx. br. ***oper*** ; ***ober*** 1499] vb. ; Faire / Pratiquer / Confectionner / Procéder

**Res ket an dra-he kén !** : Ne refais plus jamais ça ! *(Berrien)* ; **Ba-blassou vé gwraet tammou papred** : Ça se pratique toujours par endroits *(Plouïe)* ; **Ha me ray an dra-he dit 'ha !** : Et je ne ferai ça ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Me**

**meus bet gwraet (a-)wechou…** : Moi j'ai eu fait parfois… *(Plouïe)* ; **Ober lein** : Faire le dîner *(Plonee)* ; **Oc'h ober petra (e)mout ?!** : Mais qu'est-ce que tu fais ?! *(Plouïe)* ; **Ma-kas amprevan, papred oc'h ober droug !** : Espèce de vaurien, toujours à faire des bêtises ! *(Plouïe)* ; **Ober ur bordead** : Prendre une bordée *(Plouïe)* ; **An dra-he meus gwel(e)t 'nèoñ 'h o(be)r, ya !** : Je l'ai vu faire ça, oui *(Plonee)* ; **Ar bir, an dra-s(e) so un dra gwraet, pa un nawes 'n-im ra i-hun** : Le bief de moulin, c'est quelque chose de fait, quand un chenal se fait tout seul *(Speied)* ; **Ah ya ! Ponvel ra an tamm 'vel Bolazeg, ya** : Ah oui ! Plounévézel fait *(aux. du vb. parler)* un peu comme Bolazec, oui *(Skrigneg)* ; **Sell 'h es da zañsal un tamm bihen da wel peta res** : Donc tu vas danser un petit peu pour voir ce que tu fais *(Plourac'h)* ; **Ober ur bugul dèi** : Lui faire un enfant *(Plouïe)* ; **Ober ton daoñ** : Chercher à l'amadouer / Faire le lèche-cul / Donner de l'amour à un enfant ou à une femme *(Plouïe)* ; **Ma ra (e)veld a larin-me daoñ 'o eürus** : S'il fait comme je luis dit il sera heureux *(Berrien)* ; **An dra-he zepand deus ar pezh vise da hober** : Ça dépend de ce qu'il y avait à faire *(Plouïe)* ; **Petra peus gwraet d'an dén-se ?** : Qu'avez-vous fait à cet homme-là ? *(Plonee)* ; **Ha pet(r)a 'mout 'h ober ba'r c'hoat ?** : Et que fais-tu dans le bois ? *(Ar Fouillez)* ; **Yann na ket gwraet (ne)med ur stag war e vann'h** : Yann n'avait fait que tremper le bout des lèvres *(Skrigneg)* ; **Hemañ na gwraet un alc'ho** : Il avait confectionné une clef *(Lokmarïa)* ; **Hezh a ra tan dèi** : Il fonce *(Plouïe)* ; **Un dèn a vise ket gwraet mad** : Une personne qui était mal charpentée *(Plouïe)* ; **Oa ket kistïon dèi d'ober betissou ga'r re-all na nitra** : Il n'était pas question pour elle de faire des bêtises avec les autres ni rien *(Landelo)* ; **Ar mod-se beñ me ouïon ket petra vo gwraet deusoudoc'h neu'n !** : Comme ça ben je ne sais pas ce qu'on va faire de toi alors *(Sant-Hern)* ; **Gwraet a-walc'h mïe ur mod da zigass arc'hant doc'h** : J'aurais bien une méthode pour vous rapporter de l'argent *(Landelo)* ; **Amañ oa un 'h ober se 'e hag a ree ar re vrawañ** : Ici il y en avait un qui faisait ça et qui faisait les plus beaux *(Skrigneg)* ; **Damaig vo gwelet petra 'o gwraet** : Tout à l'heure on verra ce que l'on fera *(Landelo)* ; **Me ouion ket petra rant !** : Moi je ne sais pas ce qu'ils font ! *(Sant-Hern)* ; **Me a rey ar gomissïon !** : Je ferai la commission ! *(Plonee)* ; **Nin a rey mod-all** : Nous procèderons autrement *(Plonee)* ; **Pugur pé oa laret din ba ti ar seurésed rechen mann e-bed kin** : Puisque quand on me dit chez les sœurs que je ne ferais plus rien *(Kallag)* ; **Eh ! Deb un tamm-all ! Hezh so gwraet 'vi(d) an dra-he !** : Eh ! Mange un autre bout ! Il est fait pour ça ! *(Skrigneg)* ; **Pardon ma zad ! Me meus lâet ma breur, c'hwi a ray deuhoudon ar pezh peus c'hoant** : Pardon mon père ! J'ai tué mon frère, vous ferez de moi ce que vous voulez *(Lokered)*

- **An dra-he vije 'h ober e-plass** : C'était en lieu et place de ; **An dra-h(e) vïe 'h o(be)r 'plass ar sirïou gwech-all !** : C'était, autrefois, en lieu et place des scieries ! *(An Uhelgoat)*
- **A-nevez gwraet** ['neːvəz'grɛ.d-t] : Fabriqué (-e) récemment ; **Ah ! 'Nevez gwraet ?** : Ah ! Fabriqué récemment ? *(Skrigneg)*
- **Ar pezh so d'ober** : Ce qu'il y a à faire ; **Ha mamp gwraet ar mod-all neuhe, ar pezh oa d'ober** : Et nous avions alors fait autrement, ce qu'il fallait faire *(Skrigneg)*
- **Chom 'h ober teil** : Faire la grasse matinée (mot-à-mot : rester à faire du fumier) : **Chom é 'h o'r teil** : Il a fait la grasse matinée *(Motre)* ; **Me ra teil 'è…** : Je reste tard au lit également *(Motre)*
- **Dam betra ra… ?** : Qu'est-ce qui fait que… ? ; **Dam betra ra ar c'hog zo war beg an ilis n'eus ket divinou ? Eh beñ é dam ba'r prospital n'eus mann e-bed da ziskrapad !** : Qu'est-ce qui fait que le coq qui est au sommet de l'église n'a pas de griffes ? Eh ben c'est parce qu'il n'y a rien à gratter dans le presbytère *(Plouïe)*
- **D'ober petra ?** : Pour quoi faire ? / Ça sert à quoi ; **D'ober petra é ar re-he ?** : Et ceux-là, à quoi serviront-ils ? *(An Uhelgoat)*
- **En-ur ober** : En (durée) ; **Oh ! Me a ra ma rubarb 'n-ur o'r ugent munut** : Oh ! Moi je fais la rhubarbe en vingt minutes *(Skrigneg)*
- **Essêo meus d'ober** : Il faut que j'essaie ; **Mond a ran da wel, essêo mo d'ober** : Je vais voir, il faudra que j'essaie *(Plonee)*
- **Founnus-gwraet** : Vite fait ; **D'ar c'houlz-se vis(e) gwraet ur bern ! Vounnus-gwraet vïent** : À cette époque-là on faisait énormément ! On les faisait vite fait ! *(Lokarn)*
- **Gwraet ba'r gêr** : Fait maison ; **Ar re-he é ar gwellañ ! Ar re-he zo traou mad, gwraet ba'r gêr !** : Ce sont les meilleurs ! Ce sont de bonnes choses, du fait maison ! *(Berrien)*
- **Gwraet deus *udb.*** : Fabriqué (-e) à partir de *qqchose* ; **Dihan da laka(d) laezh ba e gafe ha da zibiñ amann, nintra gwraet deus laezh** : Arrêter de mettre du lait dans son café et de manger du beurre, rien de ce qui est fabriqué à partir de lait *(Skrigneg)*
- **Gwraet (e)vid se** : Fait pour ça ; **Goleit ga ur machin koat vis(e) lak(e)t war'naoñ, oa gwraet 'vid se** : Recouvert d'un machin en bois que l'on mettait dessus, il était fait pour ça *(Ponvel)*
- **Gwraet mad** : Bien fait (-e) ; **Houzh zo gwraet mad** : Elle est bien faite (femme) *(Berrien)*
- **Mad so gwraet dèi** : C'est bien fait pour elle *(Motre)*
- **Ma vije gwraet deuh-ouin** : Si ça ne tenait qu'à moi ; **Med n'é ket possubl ! Ah fidamdoue ! Ma vije gwraet deuh-ouin, me oa aet (a)hann ! Vijen ket chomet da sell deuh an dra-he ahe 'his-se** : Mais c'est pas possible ! Fichtre Dieu ! Si ça ne tenait qu'à moi, je serais déjà partie de là ! Je ne serais pas restée regarder ça là comme ça *(Skrigneg)*
- **Mond d'ober ga'r sec'hed** : Tenir (en étant) assoiffé ; **N'amp ket d'ober ga'r sec'hed mo(d)-se** : On ne tiendra pas assoiffés comme ça *(Plonee)*
- **Nintra zo d'ober ga *ub.*** : On ne peut rien faire de *qqn.* ; **Pugur ma mïe skôet gati petram ma vïen aet d'essêo dressañ 'nèi ma'hat mïe tapet ! Kar da ziveo oa nintra d'o'r gantoñ ! Set ar mod-se 'ha…** : Puisque si je l'avais frappée voire essayé de la dresser, j'aurais probablement pris cher ! Car sur la fin on ne pouvait rien faire de lui ! Donc voilà ma foi… *(Plonee)*
- **Ober an avoltrenn ga *ub.*** ; Jouer au con avec *qqn.* ; **Poent dit dihanañ d'ober an avoltrenn ganin !** : Il est temps que t'arrêtes de jouer au con avec moi ! *(Poullaouen)*
- **Ober an dro da *ub.*** : Tourner autour de *qqn.* ; **Pell-zo m'oc'h krog ober an dro din** : Ça fait longtemps que vous avez commencé à me tourner autour *(Landelo)*

- **Ober an dro war ar saout** : S'occuper des vaches *(Berrien)*
- **Ober an amourousted** : Avoir des relations amoureuses ; **Plij a ra dèi ober an amourousted** : Elle aime avoir des relations amoureuses *(Plouïe)*
- **Ober an tu deus *ub.*** : Bien s'y prendre avec *qqn.* ; **O'r an tu dionte (iv)è, pêo ur bann'h dê ba'r fin** : Bien s'y prendre avec eux, leur payer un verre à la fin *(Plourac'h)*
- **Ober ar bresel an eil d'egile** : Se faire la guerre (l'un l'autre) ; **Hag e-se pugur neuhe ar re-mañ-all ree ar bresel an eil d'egile** : Et donc car eux autres se faisaient alors la guerre *(Plonee)*
- **Ober ar c'hentañ** : Faire la première coupe ; **Ha goulskoude meus gwraet ene tro ga'r falc'h, raog vise laket ar c'herseg war ar park ga'n droc'héres, vïe daw doc'h troc'h, 'h o'r ar c'hentañ vïe gwraet deus an dra-(ho)nt, d'ar c'herseg da valeo ha en-dro d'ar c'herseg ha 'h o'r horzennou** : Et pourtant j'en ai fait le tour à la faux, avant qu'on ne mette les chevaux dans le champ avec la faucheuse, il vous fallait couper, on appelait ça faire la première (coupe), pour que les chevaux puissent marcher et autour de la faucheuse de faire faire javelles *(Speied)*
- **Ober ar goulladou** : Faire les demandes en mariage ; **Hag e-se ar mod-se vo gallet ober ar goulladou (a-)benn sadorn da nos** : Et donc comme ça on pourra faire les demandes en mariage avant samedi soir *(Sant-Hern)* ; **Neu'n vise gwraet ar goulladou, bremañ vé ket gwraet kin** : On faisait alors les demandes en mariage, maintenant on ne fait plus *(Sant-Hern)*
- **Ober ar lêsenn da *ub.*** : Dicter la conduite à *qqn.* ; **C'hwi teufe d'ober ar lêsenn demp-ni ?!** : Vous, vous viendriez nous dicter notre conduite ?! *(Ar Fouillez)*
- **Ober ar sod ga *ub.*** : Se moquer de *qqn.* ; **Lod oa komañs d'o'r ar sod ganin un tammig 'è** : Certains avaient commencé à se moquer de moi un petit peu aussi *(Laz)*
- **Ober beb sort soñjou** : Se faire toutes sortes d'idées ; **Mé dantin ser(te)namant oa komañs d'o'r beb sort soñjou** : Ma tante avait certainement commencé à se faire toutes sortes d'idées *(Kleden)*
- **Ober braw** : Bien faire / Avoir la belle vie ; **Lod, 'houzoh walc'h, vis(e) o'r braw gate hañ ! Lod vis(e) braw !** : Certains, vous savez bien, avaient la belle vie hein ! Certains étaient biens ! *(Plonee)*
- **Ober braw da *ub.*** : Bien traiter *qqn.* ; **Braw vije gwraet d'ar re-he, vije rôet amann ! Ha laezh ! Ha gwinizh ha-traou dê ! Ha gwerzh-putun !** : Ils étaient bien traités, on leur donnait du beurre ! Et du lait ! Et du blé et autres ! Et du pourboire ! *(Skrigneg)* ; **Ahe vije gwraet braw demp, d'ar mar(e)-se vije gwraet ur tamm man bihen demp ha toud 'vid reiñ betrabes d'ar saout ha 'vid o(be)r kalz a dammou traou !** : Là on nous traitait bien, à cette époque on nous faisait un petit panier pour donner des betteraves aux vaches et pour faire plein de petites choses ! *(Pluskelleg)*
- **Ober da *ub.* da ve gwelloc'h** : Faire aller mieux *qqn.* ; **Pe-naos feus gwraet neuhe 'benn pareo 'nèi pe 'h ober dèi da ve gwelloc'h ?** : Comment as-tu fait alors pour la guérir ou pour la faire aller mieux ? *(Ar Fouillez)*
- **Ober da *ub.* da zibiñ** : Faire à manger à *qqn.* ; **Bremañ a rafeh daoñ da zibiñ** : Dorénavant vous lui ferez à manger *(Berrien)*
- **Ober da *ub.* + *vb.*** : Faire faire *qqchose* à *qqn.* ; **Gwraet na dèi mond maes ar porzh** : Elle la fit sortir de la cour *(Skrigneg)* ; **Med petra neus gwraet dit cheñch ? Oas ket braw ahe ba Kroas-Stefan ?** : Mais qu'est-ce qui t'a fait changer ? Tu n'étais pas bien là à Croix-Stéphan ? *(Plouïe)*
- **Ober d'e dro** : Faire à son tour ; **Pegur oa oc'h o'r d'e dro daoñ** : Puisqu'il faisait à son tour *(Landelo)*
- **Ober deus** : Dépendre de ; **Med an dra-mañ ree kalz deus an avalou (iv)e, n'é ket an dud oa kaos ma'hat** : Mais ça dépendait aussi beaucoup des pommes, les gens n'étaient probablement pas toujours en cause *(Plouïe)*
- **Ober divalo da *ub.*** : Mal agir envers *qqn.* ; **Gwraet meus divalo daoñ** : J'ai mal agi envers lui *(Poullaouen)*
- **Ober droug da *ub.*** : Faire (du) mal à *qqn.* ; **Wei, ma no c'hoant da zond heñw teuy, rey ket droug domp !** : Holala, s'il veut venir il viendra, il ne nous fera pas de mal *(Plonee)* ; **Ur vouch rech(e) ket droug din michañs** : Une chèvre ne me ferait probablement pas de mal *(Berrien)* ; **Oa-hi peus-ne(ve), ur valc'h peus-ne(ve), seto ree droug daoñ chet(añ) (a)nèi dé val(e) 'è ha na soud(et)-hei** : Elle était presque neuve, une faux presque neuve, ça lui faisait donc aussi mal de la bazarder, ainsi il la souda *(Kleden)*
- **Ober e amzer** : Faire son temps ; **Hem(añ) zo aet kozh, hem(añ) neus gwraet e amzer brem(añ)** : Il est devenu vieux, il a fait son temps maintenant *(Skrigneg)*
- **Ober e Bask** : Faire sa communion ; **Neuhe oa sañset da gaoud ur lewr ha vije braw ar vugal(e) o hond d'o'r o Vask** : Alors on était censé avoir un livre et les enfants étaient beaux allant faire leur communion *(Skrigneg)*
- **Ober e benn** : N'en faire qu'à sa tête ; **Me mije korrijet 'nèi, med me (e)mon ket 'vid kaoud mé marw ! N'on ket 'vid bi lâet ga hi zad ! War-digar(e) voa lesket 'nèi d'o'r hi fenn !** : Je l'aurais corrigée, mais je ne veux pas trouver la mort ! Je ne veux pas être tué par son père ! Sous prétexte qu'on ne la laissait faire qu'à sa tête *(Plonee)*
- **Ober e choas war *ub.*** : Fixer son choix sur *qqn.* ; **An heñi blije dèi ha neuhe an hini noa gwraet he choas war'nèoñ** : Celui qui lui plairait (à elle) et donc celui sur lequel elle avait fixé son choix *(Plonee)*
- **Ober e dalarou** : Rendre son dernier souffle / Être à l'agonie ; **Hemañ ma'hat zo 'h o'r e dalarou** : Il va probablement rendre son dernier souffle *(Skrigneg)*
- **Ober e Jakes Kroc'henn** : Faire son intéressant ; **Hezh a ra e Jakes Kroc'henn** : Il fait son intéressant *(Skrigneg)*
- **Ober e jeu da *ub.*** ; Faire sa fête à *qqn.* ; **Ha sertenamant é ar wech meus gwraet e jeu dèoñ** : Et cette fois je lui ais certainement fait sa fête *(Plonee)*
- **Ober e labour mad** : Bien faire son travail ; **Ma'hat zo an dud da joñjal a rên ma labour mad** : Les gens doivent probablement penser que je faisais bien mon travail *(Kalaner)*
- **Ober erc'h** : Neiger ; **An dra-he oa pad an gooñw ha yin oa, kajimant ree erc'h !** : C'était pendant l'hiver et il faisait froid, il neigeait quasiment ! *(Skrigneg)*

- **Ober evel** : Faire comme / Imiter ; **O'r 'vel hon zud a reemp !** : On imitait nos parents ! *(Skrigneg)*
- **Ober e vod** : Faire à sa manière ; **Med an (hi)ni zo mestr daoñ i-hun ra i vod** : Mais celui qui est son propre patron fait à sa manière *(Skrigneg)* ; **Pep-hini a ra e vod** : Chacun fait à sa manière *(Skrigneg)*
- **Ober e ziles** : Donner sa démission ; **Gwraet na he diles** : Elle avait donné sa démission *(An Uhelgoat)*
- **Ober fent ga *ub.*** : Faire de l'humour sur *qqn.* / Se moquer (gentiment) de *qqn.* ; **Ha 'n dud a ree fent ha' laregn** : Les gens se moquaient gentiment et disaient *(Lokarn)* ; **Eo ! Passeal a ragn di-rag da weled ha neuhe d'o'r fent, sell ahe toud…** : Si ! Ils passent devant pour voir et alors se moquer, voilà tout… *(Poullaouen)* ; **Houm(añ) oa 'h o'r fent ganiñ, 'benn ar fin ma digass(et) *inspecteur des fraudes* ha oa tap(et) an heñi-gozh** : Elle se moquait de moi, pour finir j'ai ramené un inspecteur des fraudes et la vieille fut prise *(Karnod)*
- **Ober fê war *ub.*** : Mépriser *qqn.* ; **Hemañ ree fê warne** : Il le méprisait *(Poullaouen)*
- **Ober fougeou** : Fanfaronner / Se vanter ; **Hem(añ) zo o(be)r fougeou** : Il se vante *(Laz)*
- **Ober ga** : Utiliser ; **Heñ na gwraet ga'r gordenn** : Il avait utilisé la corde (s'était pendu) *(Kolloreg)* ; **Ni reemp ket ga kelen** : Nous n'utilisions pas le houx *(Skrigneg)*
- **Ober ga *udb.* war e gein** : Porter *qqchose* sur son dos ; **Ha renkes o'r ga'r sac'h beked dow-tri c'hant metr war da gein, ba un tamm gwinojenn vihen c'hoazh, tou(e)sk an toullou !** : Et tu devais porter le sac sur ton dos jusqu'à deux-trois cents mètres, encore dans un tout petit sentier, parmi les trous ! *(Brennilis)*
- **Ober glô** : Pleuvoir ; **Fenoñs ra glô** : Aujourd'hui il pleut *(Plouïe)*
- **Ober goap deus** : Se moquer de ; **Ar re ar retred a vije 'h o'r goap deus re ar skol, moussed ar skol ha moussed ar retred !** : Ceux de la retraite se moquaient de ceux de l'école, les gosses de l'école et les gosses de la retraite ! *(Skrigneg)* ; **Tud ha' teue (e)vi(d) gwel an dud, n'é ket (e)vi(d) o'r goap na n'é ket (e)vi(d) brêañ traou !** : Des gens qui venaient voir la population, et non pas pour se moquer ni pour tout défoncer ! *(Poullaouen)*
- **Ober gwall** : Commettre un délit ; **N'eus ket gwelet bern e-bed ken a refe gwall** : On n'a rien vu d'important jusqu'à ce qu'il y ait délit *(An Uhelgoat)*
- **Ober jilantis ga *ub.*** : Montrer sa joie à *qqn.* ; **Jilantis a ra ganiñ pé weloñ 'naoñ** : Il me montre sa joie lorsque je le vois *(Skrigneg)*
- **Ober kampagnou** : Faire des campagnes (guerre) ; **Ar soudarded 'h ee d'o'r kampagnou** : Les soldats allaient faire des campagnes *(Skrigneg)*
- **Ober kaos *udb.*** : Parler de *qqchose* ; **Med vé gwraet kaos ar Chemin des Dames ahe, n'eus kim kaos an dra-he kin** : Mais là on parle du Chemin des Dames, on ne parle plus que de ça *(An Uhelgoat)*
- **Ober komers** : Faire du commerce ; **Eh ya, gwich-all ahe vije gwraet komers !** : Eh oui, là autrefois on faisait du commerce ! *(Skrigneg)* ; **Hezh gemere amann me gemere ar vïou ha ree komers !** : Il prenait du beurre je prenais les œufs, il faisait du commerce ! *(Berrien)*
- **Ober kov-moan** : Faire ventre creux ; **O'r kov-moan un tamm** : Faire ventre creux un peu *(Plouïe)*
- **Ober kwig** : Faire couic ; **Ur c'harr éh ober « kwig-kwig-kwig »** : Une voiture faisant « couic couic couic » *(Ar Fouillez)*
- **Ober laezh** : Produire du lait ; **Pugur mank a ree ur lon dit 'vid ober kig petrame vïe un' evid ober laezh** : Puisque tu voulais une bête pour produire de la viande ou-bien une pour produire du lait *(Plouïe)* ; **Laezh vije ket gwraet (e)vel vé gwraet bremañ** : On faisait le lait comme on le fait maintenant *(Skrigneg)*
- **Ober mad** : Bien faire ; **C'hoant vé d'ober mad 'è pé vêr (é) tiskiñ ur sort** : On a envie de bien faire aussi quand on apprend quand-même *(Skrigneg)* ; **Mad oa gwraet pugur oa plantet an tan ba'r maner** : C'était bien fait puisque le manoir fut incendié *(Landelo)* ; **Ma zad oa marc'hadour hag a zresse (a)nê da werzh(añ), heñ neus bet gwraet mad, gwraet arc'hant ar mod-se** : Mon père était marchant et les dressait pour les vendre, il a bien fait, il a fait de l'argent comme ça *(Skrigneg)*
- **Ober marc'had-mad** : Faire une bonne affaire ; **Marc'had-mad meus gwraet** : J'ai fait une bonne affaire *(Lokmarïa)*
- **Ober memes poues ga** : Faire le même poids que ; **Bern dac'h ma re ra memes poues gate** : Beaucoup des miennes font le même poids qu'elles *(Speied)* ; **Hag ar merour voa aet da lared na bet laket teir pe bider ree memes poues ga e heñi daoñ 'e** : Le locataire alla dire qu'il avait mis trois ou quatre qui faisait aussi le même poids que la sienne *(Speied)*
- **Ober mod** : Faire semblant ; **Labouret neus ha n'é ket 'h o'r mod** : Il a travaillé et ce n'est pas faire semblant *(Plouïe)*
- **Ober + *n.* deus *ub.* (*ou udb.*)** : S'appeler ; **Amañ oa un' hag a vise gwraet Yves deusountoñ** : Il y en avait un ici qui s'appelait Yves *(Lokmarïa)* ; **Hezh vïe gwraet hent-kozh Sant-Herbod deusoutoñ** : On l'appelait la vieille route de Saint-Herbot *(Landelo)* ; **Lod lar ree Gever deusountoñ, lod-all ree Gewr, lod-all ree Geur, dre ene vïe gwraet mignoc'h Gewr** ; Certains l'appelaient Gever, certains autres l'appelaient Gewr, certains autres l'appelaient Geur, par là-bas on l'appelait plus Gewr *(Landelo)* ; **Louise vise gwraet deus ar plac'h yowank koant-mañ** : Cette jeune et belle femme s'appelait Louise *(Kergrist)* ; **Hemañ neuhe oa un' deus Brennilis hag a vije gwraet Mathieu anèoñ, Mathieu oa e hano** : C'était donc un de Brennilis qu'on appelait Mathieu, son nom était Mathieu *(An Uhelgoat)* ; **Nin e ree Nick deus hezh, Nick vise gwraet deuhountoñ** : Nous nous l'appelions Nick, on l'appelait Nick *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ha goûd a ouïe vije gwraet an dra-he deusountoñ, me(d) daon ur leshano oa daoñ ! Me(d) vij(e) ket gwraet (ne)me(d) an dra-he deusountoñ !** : Et il savait qu'on l'appelait comme ça, mais ma foi c'était son surnom ! Mais on ne l'appelait que comme ça ! *(Skrigneg)*
- **Ober + *pad*** : Faire + *durée* ; **Ahe oa gwraet pemp pla ah(e) gis-se !** : Cinq ans furent faits ainsi ! *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Ober parti deus** : Faire partie de ; **Nin a ra parti deus kanton Uhelgoat** : Nous faisons partie du canton d'Huelgoat *(Plouïe)* ; **Rest-Quélen ree parti deus Quélen** : Rest-Quélen faisait partie de Quélen *(Lokarn)*

- **Ober rus** : Patiner ; **Ha na kal(et)-hè, pigur ar rojou, ba-plass troïñ, ar rojou neu'n, ree rus !** : Ils avaient calé, puisque les roues, au lieu de tourner, les roues alors patinaient ! *(Kleden)*
- **Ober tor (da / deus) *ub.*** : Faire du tort à *qqn.* ; **Ya, daon ra ket tor deuhontañ pugur weles a-walc'h** : Oui, dam ça ne lui fait pas de tort, car tu vois bien *(Skrigneg)* ; **Klemantin zo voien da zeb brem(añ), pugur ar re-he rent ket tor din** : Je peux manger des clémentines maintenant, puisqu'elles ne font pas de tort *(Kolloreg)*
- **Ober toud** : Tout faire ; **Ar c'habiten a ree toud** : Le capitaine faisait tout *(Lokmarïa)*
- **Ober traou** : Agir ; **Adrame nise gwraet traou dishéñvel deus ar re-all** : C'est parce qu'elle avait agit différemment des autres *(Plouïe)*
- **Ober tro ar bod** : Faire le tour du groupe de hameaux ; **Sell ! 'Ma Vrañsou-Mari 'h o(be)r tro ar bod !** : Regarde ! Y a François-Marie qui faire le tour du groupe de hameaux ! *(Skrigneg)*
- **Ober tro-kêr** : Faire le tour de la ville (/ du village) ; **Ha oan dougéres sete oan ket deut d'o'r tro-kêr** : Et j'étais enceinte donc je n'étais pas venue faire le tour du village *(Plouïe)*
- **Ober tro-parres** : Faire le tour de la paroisse ; **Oa kemed un' ha' oa partïet ! Tro-parres, kajimant** : Il n'y en avait qu'un qui était parti ! Le tour de la paroisse, quasiment *(Lokmarïa)*
- **Ober trous da *ub.*** : Sermonner *qqn.* / Engueuler *qqn.* ; **Trous vise gwraet dèi** : On la sermonnait *(Plouïe)*
- **Ober truch deus *ub.*** : Gruger *qqn.* ; **Oy ! Eo ! An (hi)ni oa 'h o'r un tamm truch deuh ar re-all ! Eh ! Med neuhe vije skôet daoñ war i loa !** : Oh ! Si ! Celui qui grugeait quelque peu les autres ! Eh ! Mais alors on lui frappait sur sa cuiller ! *(Skrigneg)*
- **Ober tu da *ub.*** : Prendre parti pour ; **Ar fliket ree tu daoñ da c'hoa(r)i deusoudon** : Les flics prenaient parti pour lui pour se jouer de moi *(An Uhelgoat)*
- **Ober *ub.* deus e zorn** : Former *qqn.* soi-même ; **Un' meus, un ouvrïer mad, ma gwraet deus ma dorn ha (e)mañ ba Lokarn popred** : J'en ai un, un bon ouvrier, que j'ai formé moi-même et qui est toujours à Locarn *(Lokarn)*
- **Ober *udb.* ba e benn** : Créer *qqchose* dans sa tête ; **Nin na sperejou-lutun, nin ree toud hoñ c'hoarïellou toud ba hoñ benn !** : Nous avions l'esprit de débrouillardise, nous créions absolument tous nos jeux dans nos têtes ! *(Plonee)*
- **Ober *udb.* d'e zevezh** : Faire *qqchose* dans sa journée ; **Hag an heñi a drôe un devezh-arad d'e zevezh ha beñ a renke komañs a-bred hañ hag achüiñ divêd !** : Et celui qui labourait un demi-hectare dans sa journée ah ben il devait commencer tôt hein et finir tard ! *(Berrien)*
- **Ober *udb.* ga *ub.*** : Faire *qqchose* de *qqn.* ; **Oh hemañ neus ket tress gol-vad (a)nèoñ 'hat, peta rafemp ga hezh ?** : Oh ma foi il n'a pas fière allure, que ferons-nous de lui ? *(Plonee)*
- **Ober un dispak war *ub.*** : Foutre une branlée à *qqn.* ; **Me zo 'hond d'o'r un dispak war hemañ** : Je vais lui foutre une branlée *(Pleiben)*
- **Ober un droiad da *ub.*** : Tirer un coup avec *qqn.* ; **Gwraet un droiad dèi** : Il a tiré un coup avec elle *(Plouïe)*
- **Ober un dro wenn** : Faire chou blanc ; **Un dro wenn meus gwraet** : J'ai fait chou blanc *(Poullaouen)*
- **Ober un eur dihan** : Prendre une heure de repos ; **Pé vise debet lein vise gwraet un eur dihan** : Quand on avait dîné on prenait une heure de pause *(Plouïe)*
- **Ober un (h)ano da *udb.*** : Donner un nom à *qqchose* ; **N'ouzon ket pe-hano oa gwraet da hezh** : Je ne sais pas quel nom on lui donnait *(Plouïe)*
- **Ober un tamm lamour da *ub.*** : Faire un peu la cour à *qqn.* *(Landelo)*
- **Ober ur c'housk c'hweg** : Dormir du sommeil du juste ; **Ar bugel neus gwraet ur c'housk c'hweg** : L'enfant a dormi du sommeil du juste *(Poullaouen)*
- **Ober ur form un dèn** : Confectionner une forme humaine (épouvantail) ; **Hezh na gwraet ur form un dèn, bouret ur bragou ha' ur chupenn hag un tok, toud ar voutik** : Et il avait confectionné une forme humaine, bourré un pantalon et une veste et un chapeau, tout le bazar *(Plonee)*
- **Ober ur gwel da *ub.*** : Rendre visite à *qqn.* ; **Pé teue ur mignon bennaket d'o'r ur gwel** : Quand un ami venait rendre visite *(Poullaouen)* ; **Deut voa da joñj din d'ober ur gwel doc'h ha da weled pesse mod yê an traou** : Il m'était venu l'idée de vous une visite ainsi que de voir comment ça allait *(Plonee)*
- **Ober ur jeu** : Faire un mauvais tour ; **Med me zo oblijet d'ober ur jeu bennag (e)vid dond (a-)benn deuh hezh** : Mais je suis obligé de faire un mauvais tour pour en venir à bout *(Plonee)*
- **Ober ur leusson ga *ub.*** : Prendre une leçon avec *qqn.* ; **Gwraet ma teir pe beder leusson gantoñ** : J'avais pris trois ou quatre leçons avec lui *(Plouïe)*
- **Ober ur leusson da *ub.*** : Faire la leçon à *qqn.* ; **Me ma gwraet un tamm leusson dê !** : Je leur avais un peu fait la leçon ! *(Skrigneg)*
- **Ober ur pred** : Faire un repas (le manger) ; **Dow bred a rañw gad un'** : Je fais deux repas avec un *(Skrigneg)*
- **Ober ur sañsemañ** : Faire une insémination / Inséminer ; **Gwraet neus ur sañsemañ dèi** : Diable il l'a saillie, il est monté dessus, il l'a inséminée *(Plouïe)*
- **Ober ur sell** : Jeter un œil ; **Ha me 'h o(be)r ur sell war ma lerc'h ha oa erro hoñzh ene adarre !** : Je jetais un œil derrière moi et elle était encore arrivée là ! *(Berrien)*
- **Ober vad** : Faire du bien ; **Me, matresse, meus ur lousou zo gouest d'ober vad dèi** : Peut-être aurais-je un médicament qui est capable de lui faire du bien *(Ar Fouillez)* ; **Med laret oa din chom ba'r gêr ga un' neuhe hag a vïe ket gwraet vad e-bed** : Mais un m'a alors dit de rester à la maison et que ça n'aurait pas fait du bien du tout *(Plonee)*
- **Ober van** : Faire cas ; **Arabad eo dec'h ober van** : Il vous est interdit de faire cas *(Ar Fouillez)*

- **Ober viss-fall da** : Jouer (des /un) mauvais tour(s) à ; **Ma tàemp re-founnus en-dro, ar re oa ba'r gêr ouïe 'h o'r viss-fall domp** : Si nous revenions trop vite ceux qui étaient à la maison avaient pour habitude de nous jouer des mauvais tours *(Speied)*
- **Ober vorz ga** : Se tracasser avec ; **Boñ, me yey di (me)mes-tra ga Kroc'henig, n'é ket daw 'h o'r vorz gad himañ** : Bon, j'irai quand-même là-bas avec Kroc'henig, il ne faut pas se tracasser avec lui *(Plonee)*
- **Ober war-dro** : S'occuper de ; **Pêet é (e)vid ober war-dro ur bugel** : Il est payé pour s'occuper d'un enfant *(Plouïe)* ; **Piw ree war ma zro ? Ah beñ ma c'hoar ! Oa trizeg la deja p(a) on ganet ! Ha ma mamm-gozh !** : Qui s'occupait de moi ? Ah ben ma sœur ! Elle avait déjà treize ans lorsque je naquis ! Et ma grand-mère ! *(Skrigneg)*
- **Pell a ra** : Ça fait long ; **Ha bremañ ra pell ahann da zevezh ar gwener** : Et maintenant ça fait long d'ici la journée de vendredi *(An Uhelgoat)*

**OBLIGASSÏON** [obliga'sijən] : [***obligation*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [obliga'sjɔ̃:nu]) ; Obligation

**N'on ket en obligassïon dit** : Je n'ai pas d'obligation envers toi *(Poullaouen)* ; **Ha nïent ket obligassïon 'nê c'hoazh** : Et de plus ils n'avaient pas d'obligation (de le faire) *(Plonee)*

**OBLIJAÑ** [o'bli:ʒ(ə)] : [***obligaff*** 1499] vb. ; Obliger

**Oblij out d'ond dé Garais** : Tu es obligé d'aller à Carhaix *(Kleden)* ; **E gis-se heñw oa oblijet d'o(be)r, deus an nos pe viche echu e devezh, da jom ene da jervich an dud** : Ainsi il était obligé de faire, le soir lorsqu'il avait fini sa journée, d'y rester servir les gens *(Ar Fouillez)* ; **Pugur war ar re-se oan oblij(et) d(a) gaoseal galleg, metre'n ouïent ket brezhoneg 'nê** : Puisque j'étais obligé de leur parler français, peut-être ne savaient-ils pas le breton *(Speied)* ; **Oblijet da zond, pedur goûd a houz(e)s d'ar mar(e)-se oa ket pañsioniou na sort e-bed !** : Obligé de venir, puisque tu sais qu'à cette époque-là, il n'y avait pas de pensions ni rien du tout ! *(Skrigneg)* ; **Lod, droug ba o c'horv kaoud douar goed dindan o valc'h, (é) tallañ houmañ net hag oblijet da zelc'hen beked ar lemmañ** : Certains en colère de trouver des taupinières sous la faux qui l'émoussaient complètement, ils étaient obligés de continuer jusqu'à l'aiguisage *(Poullaouen)* ; **Med me zo oblijet d'ober ur jeu bennag (e)vid dond (a-)benn deuh hezh** : Mais je suis obligé de faire un mauvais tour pour en venir à bout *(Plonee)* ; **Un' é erruet deus un tu deus ar wênn, an heñi-all ba'n tu-all, sete oaint bet oblij da jom ene** : Un est arrivé d'un côté de l'arbre, l'autre de l'autre côté, ils étaient donc obligés de rester là *(Plouïe)* ; **Setu me oa oblijet da guitaad ar skol** : Je fus donc obligée de quitter l'école *(Berrien)* ; **Med oblijet oa-hañw da sevenañ ar pezh noa laret pugur an hini noa roiñ hei e draou dèoñ, hezh vise bet e hini** : Mais il était obligé d'accomplir ce qu'il avait dit puisque celui à qui elle avait donné ses choses aurait été le sien (son choix) *(Plonee)* ; **Oa oblijet da veañ ar c'hentañ heñ, normal oa !** : C'était obligé qu'il soit le premier hein, c'était normal ! *(Karnod)* ; **Oblijet oa-hi d'ober gantoñ** : Elle était obligée de faire avec lui *(Plonee)* ; **Oblij oa 'n-om jikour ma voamp gouest d'o(be)r, paotr-powr !** : On était obligé de s'entraider si nous en étions capables, mon pauvre ! *(Plonee)* ; **Moa ket bet lec'hed da joñjal mond hirroc'h pugur oan oblij chom ba'r yêr** : Je n'avais pas eu de latitude pour penser aller plus loin puisque j'étais obligé de rester à la maison *(Lokarn)* ; **Ah ma Doue ! Oblij voamp d'o(be)r beb sort traou heñ !** : Ah mon Dieu ! Nous étions obligés de faire de toute sorte hein ! *(Sant-Wazheg)* ; **Yeo !!! Oblij (a-)walc'h doc'h ! Oblij on da denn (a)nèi maes !** : Si !!! Vous êtes bien obligé ! Je suis obligé de l'extraire *(Landelo)* ; **Oblijet oc'h d'hond da wel p(e)-lec'h é chom(et) ho preur** : Vous êtes obligé d'aller voir où est resté votre frère *(Lokered)* ; **Setou ga'n dra-he oc'h oblijet da blegañ c'hoazh ha neuhe é daw doc'h chilow ar pezh zo laret doc'h** : Donc avec ça tu es encore obligée de plier et il te faut alors écouter ce qu'on te dit *(Plonee)* ; **Ato pa'n de oblij(et) d'ond da hor(o) ar saout, oblij(et) d'ond da roiñ boued d'ar moc'h !** : Toujours toute la journée obligées d'aller traire les vaches, obligées d'aller donner de la nourriture aux cochons ! *(Lannedern)*

**OBOÏSSAÑ** [obo'isə] : [***oboisaff*** 1499] vb. ; Obéir (cf. **SENTIÑ**)

**Daw dit oboïssañ** : Il faut que tu obéisses *(Skrigneg)*

**OBUS** ['o.byz-s] : [***obus*** 1915] n.m. (pl. **obujou** [o'by.ʒu]) ; Obus

**Ba'r porzh gouee an obujou hag owen memp pera !** : Les obus tombaient dans la cour et nous avions peur quoi ! *(Karnod)*

- **Toull-obu(s)** : Trou d'obus ; **Ha hañw i-hun oa bet chom(e)t pad an de toud ba un toull-obu(s) ga un' marw tal i gichenn !** : Et lui-même était resté dans toute une journée dans un trou d'obus avec un mort à ses côtés *(An Uhelgoat)*

**OC'HEN / ON / ONED** ['ohən] [ɔ̃:n(əd-t)] : [vx. br. ***ohen***] n.pl. ; Bœufs

✗ *syn.* : ***ejen*** ; & *cf.* : ***krow-an-oned***

**Tap din ar yew da vazhyeviñ an oc'hen** : Prends-moi le joug pour mettre les bœufs au joug *(Karnod)*

**ODE / ODO** ['o:də] ['o:do] : [vx. br. ***adui*** ; ***ode*** XVIe] n.m. (pl. **odejo** [o'de:ʒo]) ; Brèche / Entrée de champ

**OFISSER / OFISSOUR** [o'fisər] [o'fisur] : [***officer*** 1499] n.m. (pl. **-ien** [ofi'sɛrjən] [ofi'surjən]) ; Officier

**Hag un ofisser bennag deus ar roue oa deut da foar Sant-Herbod** : Et un officier quelconque du roi vint à la foire de Saint-Herbot *(Landelo)* ; **Ha ba ene na lar(et) heñw da ofisser ar roue** : Et là il dit à l'officier du roi *(Landelo)* ; **Ofissourien voa kemend deusoute, paotred ar sabrinier** : Il y avait tellement d'officiers, les gars aux sabres *(Pleiben)*

**OFRAÑ** ['ɔfrə] : [***offraff*** 1499] vb. ; Offrir

**N'eus ket ofret bann'h e-bed dit a-raog** : On ne vous a pas offert de verre avant *(Skrigneg)* ; **Eh ! Teusk é an traou 'ha ! Ankoueet meus ofr dec'h da evañ !** : Eh ! C'est chiche ma foi ! J'ai oublié de vous offrir à boire ! *(Skrigneg)* ; **Pé vé ofret un dra mennañket dèi a sell mad pete-goûd ma vefe un dra mennañket en-dro** : Lorsqu'on lui offre quelque chose, elle regarde bien de peur qu'il y ait quelque chose autours *(Skrigneg)*

**OGED** ['o:gəd-t] : [***oguet*** 1499] n.f. ; Herse

✗ *syn.* : ***fres*** ; & *cf.* : ***vibrokulteur***

**Med g(a)nin wechou ma dapen ket an dro bell ha cheñch tu d'an oged !** : Mais parfois je ne prenais pas le long tour et je changeais de sens à la herse ! *(Plonee)* ; **Sete vïen 'labour(a)d ga'r c'heseg ba'r parkeier, vïen desket ga papa neuhe da glwedañ an oged vras** : Je travaillais donc avec les chevaux dans les champs, papa m'apprenait alors à herser avec la grande herse *(Plonee)*

**OGMANTIÑ** [og'mɑ̃nti] : [***augmenti*** 1659] vb. ; Augmenter

**Blavechou-blavechou an dud ogmant !** : D'années en années les gens augmentent ! *(Plonee)* ; **Med beañ zo lod na c'hoant d'ogmantiñ c'hoazh ha neuhe oa disterreet ar jistr-te deuh na laket** : Mais il y en certains qui voulaient encore augmenter, ce cidre était alors altéré selon ce qu'il avait mis *(Skrigneg)* ; **Hañ bon 'ha !!! Ah ! Damai (v)o gwel(e)t ! Tenn anê ha 'h añw d'ogmantiñ ar son un tamm hag a weli 'hann a glêi 'nê 'son(añ)** : Ah bon ma foi !!! Ah ! Tout à l'heure on va voir ! Enlève-les et je vais augmenter un peu le son et tu verras si tu les entends striduler (grillons) *(Skrigneg)* ; **An dra-(ho)nt a lake ar pêi d'ogmant un tamm pé vise touch hè, med bêent ket hè (aha)namp tram vïe deut fin ar c'hampagn** : Ça faisait un peu augmenter la paie lorsqu'on les touchait, mais ils ne nous les payaient pas tant que ce n'était pas la fin de la campagne *(Speied)*

**OGNON / OUGNON** ['ɔ̃:ɲən] ['hu:ɲən] : [***oingnon*** 1499] coll. (sing. **-enn** [ɔ̃'ɲɔ̃:nən] sing. pl. **-ennou** [ɔ̃ɲɔ̃'nɛnu]) ; Ognons

**Da zigentañ ma laket un tamm amann da roujañ gad ur jalotesenn ha ognon** : J'ai d'abord mis un morceau de beurre à brunir avec une échalote et de l'ognon *(Skrigneg)* ; **Ba du-m(añ) vis(e) laket delc'h-mad karotes ha-traou gante ha ognon** : Chez moi on mettait des carottes accompagnées d'autres choses et des ognons *(Ponvel)* ; **Soubenn-rouset, poahet an ognen hag ar jolotes ba an amann, me(d) oa ket gleet daoñ düiañ !** : De la soupe à l'ognon, les ognons et les échalotes cuits dans le beurre, mais il ne devait pas noircir ! *(Berrien)* ; **Ah ya ! An dra-he vije gwraet ga 'h ougnon ha jolotes 'e meh-mod ! An eil pe egile ya, kar d'ar mar(e)-se vije mïoc'h a jalotes 'vid 'h ougnon !** : Ah oui ! On faisait ça avec des ognons et de même avec des échalotes ! L'un ou l'autre oui, car à cette époque il y avait plus d'échalotes que d'ognons ! *(Skrigneg)*

- **Soubenn-ognon** : [***soubenn an oüignon*** 1732] Soupe à l'ognon ; **Pé vije ar frikoiou vije gwraet soubenn-ognon, goud(e) ar frikou, ga kalz ognen !** : Lorsqu'il y avait les gueuletons, on faisait de la soupe à l'ognon, après le gueuleton, avec beaucoup d'ognons ! *(Berrien)*

**OKASÏON** [oka'zijən] : [***occasion*** 1499] n.f. (pl. **okasionou** [oka'zjɔ̃:nu]) ; Occasion

**Vé ket okasïon da skub(añ) an ti war da lerc'h, pugur teus ket alïes !** : On n'a pas l'occasion de balayer la maison après toi, puisque tu ne viens pas souvent *(Skrigneg)* ; **Mijemp okasïon d'ond alïes, pudur ma zad a vournisse brug da dud bord an mor** : Nous avions souvent l'occasion d'aller, puisque mon père fournissait de la bruyère aux gens du bord de mer *(Skrigneg)* ; **An dra-he oa un okasïon da wel 'n dud, ar re-s(e) oa an diw sorti vras d'ar bla** : C'était l'occasion de voir du monde, c'étaient les deux grandes sorties de l'année *(Kergloff)* ; **Sell me ma bet okasïon da ziskiñ dañsal gan tud ha na (e)tre deg ha pemzeg-la koshoc'h (e)viton-m(e)** : Donc j'ai eu l'occasion d'apprendre à danser par des gens qui avaient entre dix et quinze ans de plus que moi *(Plourac'h)* ; **Meus ket bet keme(nt)-se okasïon da wel an dra-he ! Gwich-all oa ket meh-mod 'vel é brem(añ) hañ ! Med an dra-he egziste memes-tra !** : Je n'ai pas tant que ça eu l'occasion de voir ça ! Autrefois ce n'était comme c'est maintenant hein ! Mais ça existait quand-même ! *(Skrigneg)*

**OKSIJEN** [o'ksi:ʒən] : [***oksijen*** 1992] n.m. ; Oxygène

**Hezh 'o dour ha' n'o ket (a) besked barzh ha n'o ket oksijen enni, n'o ket dour mad !** : Ce sera de l'eau dans laquelle il n'y aura plus de poissons et elle ne contiendra plus d'oxygène, ce ne sera plus de la bonne eau ! *(Poullaouen)*

**OKUPASSÏON** [okypa'sijən] : [***occupation*** 1499] n.f. (pl. **okupassionou** [okypa'sjɔ̃:nu]) ; Occupation

**Oa ket mildiou d'ar poent-te ! Ni oa komañs da zestum dorifored pad oa an okupassïon, oa ket lousou ! Hag an Amerikaned na digass(e)t mildiou !** : Il n'y avait pas de mildiou à cette époque ! Nous avions commencé à ramasser les doryphores pendant l'occupation, il n'y avait pas de traitements ! Et ce sont les Américains qui ont apporté le mildiou ! *(Skrigneg)*

**OKUPIÑ / AKUPIÑ** [o'kypə] [a'kypə] : [***ocupi*** 1659] vb. ; (s') Occuper / Concerner

**Lec'h be okupet ga'r loned, oa mignoc'h okupet ga'n dud oa o telc'hen ar loned !** : Au lieu d'être occupé par les bêtes il était plus occupé par les gens qui tenaient les bêtes ! *(An Uhelgoat)* ; **Med ma mamm-gàer oa pennher ha sete d'ar poent-se vije ar vugale okupet ga'r re-gozh** : Mais ma belle-mère était unique héritière et donc à cette époque-là les enfants s'occupaient des vieux *(Skrigneg)* ; **Med okupet oa pé oa deut hègn ba'n ti** : Mais il était occupé lorsqu'ils sont entrés dans la maison *(Ar C'hastell-Ne)* ; **An dra-he oa (iv)è un espess benvijou da c'hoa(r)i (iv)è, d'okupiñ** : C'était également une espèce d'outil pour jouer aussi, pour occuper *(Skrigneg)* ; **Med ar**

**gis-s(e) an dud vije okupet** : Mais comme ça les gens étaient occupés *(Karnod)* ; **Ya ! Ar re-goshañ vïe tapet d'okup(iñ) da 'r re-vihen !** : Oui ! Les plus vieux, on les faisait s'occuper des petits ! *(Plonee)*

- **En-om okupiñ deus** : S'occuper de ; **Ar saout vije ket da (e)n-om okupiñ deusoute kalz** : On n'avait pas beaucoup à s'occuper des vaches *(Skrigneg)* ; **Lod deusoute, be oa serten keseg oa ha vise ket red dit (e)n-om okup deusoute** : Certains d'entre eux, il y avait certains chevaux dont tu n'étais pas obligé de t'occuper *(Plouïe)* ; **(E)n-im okup deuh ar loned :** S'occuper des animaux *(Plonee)* ; **Ur journal ha 'n-om okupe deus traou ar c'hampagn** : Un journal qui s'occupait des choses de la campagne *(Kallag)* ; **(E)n-om okup deuh he bugwal(e), (e)n-om okup deuh ar loned** : S'occuper de ses enfants, s'occuper des bêtes *(Berrien)* ; **Hag a 'n-on okuper ket deusoute goude, ur wich a vije leun o c'hov, nann** : Et après on ne s'occupait pas d'eux, une fois qu'ils avaient le ventre plein, non *(Skrigneg)* ; **Med alïes vije ur vamm-gozh petram un tad-kozh ha' (e)n-im okupe deuh ar vugwale** : Mais il y avait souvent une grand-mère ou un grand-père qui s'occupaient des enfants *(Berrien)* ; **Tàen d'ar mêri ha (e)n-om okupen deus an eleksionou** : Je venais à la mairie et je m'occupais des élections *(Kalaner)* ; **Honn(e)zh so bet aneet, kar honn(e)zh na (e)n-om okupet deuh ar c'heseg barzh Lokmaria-Berrien** : Elle a été connue, car elle s'était occupée des chevaux à Locmaria-Berrien *(Plourac'h)* ; **Ha gis-se beñ oa red din (e)n-om okupiñ dionti** : Et comme ça ben je devais m'occuper d'elle *(Kallag)* ; **Red é da 'n-om okupiñ deusoute ha red é reiñ boued dê 'ha papred !** : Il faut s'occuper d'eux et leur donner à manger ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Mamm-gozh voa klask lar veh marw, goukskouden hi gare (e)n-om okupiñ deusoudon, med eva !** : Grand-mère cherchait à ce que tu sois morte, pourtant elle aimait s'occuper de moi, mais à ça ! *(Sant-Wazheg)* ; **Un' ha bet 'n-om okupet mïoc'h deuh ar verc'h neu'n ha me vïe maes labourad** : Une qui s'occupa alors plus de la fille et moi j'étais dehors à travailler *(Poullaouen)* ; **Ale ! (E)n-om okupet mad deus ho kwreg, kar houzh oar ho(be)r boued mad doc'h** : Allez ! Occupez-vous bien de votre épouse, car elle sait bien vous faire à manger *(Kleden)* ; **An dud so é stertac'h dê, mïoc'h é daw d'n-om okupiñ, kontabilite ha traou ar mod-se** : C'est plus dur pour les gens, il y a plus à s'occuper, de la comptabilité et des choses comme ça *(Kergloff)* ; **Hemañ 'n-om okup deus re-yowank hag a gaose brezhoneg, sete na kalz a gomjennou da houll digantoñ** : Il s'occupe de jeunes qui parlent breton, il avait donc beaucoup de vocables à lui demander *(Skrigneg)* ; **Ma c'hoar oa trizeg la deja pa oan ganet, hete hoñzh 'n-hini neus 'n-om okupet deuh-ouiñ ar mïañ toud !** : Ma sœur avait déjà treize ans lorsque je suis née, c'est donc elle qui s'est occupée le plus de moi ! *(Skrigneg)* ; **Oh, me 'n-om okupa papred ha re-ell zo, un neubeud a(ha)nomp ha' 'n-om okupa** : Oh, moi je m'occupe toujours et il y en a d'autres, quelques-uns d'entre nous s'occupent *(Ponvel)* ; **Leusket a vijent ! Vij(e) ket 'n-on okupet deusonte, laron dit, red vije dê be e(rr)i tost da vla 'benn vije 'n-on okupet deusonte ha c'hoazh...** : On les laissait ! Je te dis qu'on ne s'en occupait pas, il leur fallait avoir un près d'un an pour qu'on s'en occupe et encore... *(Skrigneg)*

**OLGEUN** ['ɔlgən] : n. ; Marais / Fondrière

**Hezh zo un olgeun** : C'est un marais *(Plouïe)*

**OLL** [ɔl] : [vx. br. ***oll***] n.m. ; Tout

**An oll** : Le tout *(Berrien)* ; **Gast nann 'vat ! Vïe ket ràet re-oll domp** : Putain non ma foi ! On ne nous donnait pas trop de tout *(Plonee)* ; **(E)vid an oll wech** : Pour toutes fois *(Poullaouen)*

- **En oll** : En tout ; **Ha oamp, oaron ket kàer 'n oll, d'ar c'houlz-se oa ma'hat tremen dow-c'hant ouvrïer ba'n antrepris** : Et nous étions, je ne sais pas vraiment en tout, à cette époque il y avait probablement plus de deux cents ouvriers dans l'entreprise *(Lokarn)*
- **Oll biken james** : Jamais ô grand jamais *(Poullaouen)*

**OLLSENT** ['ɔlzɛn-t] : [***oll Sent*** 1623] n.m. ; Toussaint

- **Gouel-an-Ollsent** [gwel'nɔlzɛn-t] : La fête de la Toussaint ; **Med engal é, kar memes-tra hortañsia vé beb pla da-beked Gouel-an-Ollsent** : Mais peu importe, car les hortensias sont chaque année jusqu'à la fête de la Toussaint *(Skrigneg)* ; **Alïes e yê an dud ga gouel-an-Ollsent dé bêo, 'vel 'è ar re oa pell, ar perc'hen deus ar ferm, setou an dra-he oa deja ur mis war-lerc'h** : Les gens allaient souvent à la Toussaint payer, comme également ceux qui étaient éloignés, le propriétaire de la ferme, c'était donc déjà un mois après *(Sant-Wazheg)*

**ONEST** [ɔ̃:nəs(t)] : [***onest*** 1499] ad. ; Honnête

**Laret ma a-raog oa-hi ur plac'h onest** : J'avais dit précédemment qu'elle était une femme honnête *(Landelo)* ; **Person Plonee, (e-)fesson un dèn onest** : Le recteur de Plonévez-du-Faou, apparemment une personne honnête *(Landelo)* ; **An eneou onest vije bodennet ba chapel Sant-Mikêl** : Les âmes honnêtes étaient attroupées sans la chapelle Saint-Michel *(An Uhelgoat)* ; **Memes-tra, pugur oa-ñw onest oa-ñw, na ket c'hoant da vond da laer(ezh) an dour** : Quand-même, puisqu'il était honnête, il ne voulait pas aller voler l'eau *(Ar Fouillez)*

**ONNER / OUNNER** ['ɔ̃nɛr] ['unɛr] : n.f. ; Génisse (cf. **ANNER**)

**OPALA** ['opala] : interj. ; Opala

**Opala me zo tapet a-benn na digasset ar re-all gantoñ !** : Opala je suis attrapé d'ici à ce qu'il ramène les autre ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Opala ! N'é ket un dèn normal (a)nèoñ, deuh hemañ é daw diwall drame zo un dèn surnaturel sur a-walc'h !** : Opala ! Ce n'est pas une personne normale, il faut faire attention à lui parce que c'est sûrement une personne surnaturelle *(Landelo)* ; **Med mod-all n'eer ket 'ha da gaou(d) ar baotred, oh nann ! Opala !** : Mais autrement on n'allait pas trouver les garçons, oh non ! Hopala ! *(Skrigneg)* ; **Oa ket droed da gaoseal brezhoneg hañ ! Opala !** : Il n'y avait pas le droit de parler breton hein ! Hopala ! *(Skrigneg)*

**OPERASSÏON** [opera'sijən] : n.f. (pl. **operassionou** [opera'sjɔ̃:nu]) ; Opération
**An operassïon !** : L'opération ! *(Skrigneg)*

**OPERIÑ** [o'pe:ri] : [***operi*** 1659] vb. ; Opérer / Se faire opérer
**Nagn ka(v)et un tumeur didan ar servo ha oa bet operet goude, med (evi)d-afer-se oa ket bet a vadou war-lerc'h, na ket bet gall labourad goude** : Ils trouvèrent une tumeur sous le cerveau et après il fut opéré mais, pour autant il n'y eut pas de bienfaits ensuite, après il ne put travailler *(Lokarn)*

**ORD** [ɔrd-t] : [***ord(r)*** 1992] n.m. (pl. **-ou** ['ɔrdu]) ; Ordre
**Ga nerzh e benn-dreñw gasse ar c'harr (a-)dreñw ma vise rôet 'n ord** : Par la force de son arrière-train il amenait la charrette en arrière si on lui donnait l'ordre *(Kleden)*

**ORDINATEUR** [ɔrdi'natər] : n.m. (pl. **-ien** [ɔrdina'tœrjən]) ; Ordinateur
**Med an traou neus evolüet ! Bremañ zo oustilhou, bremañ zo ordinateurien** : Mais les choses ont évolué ! Maintenant il y a des outils, maintenant il y a des ordinateurs *(Lannedern)*

**ORDRENAÑS** [ɔr'dre:nəs] : [***ordrenancc*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [ɔrdre'nɑ̃su]) ; Ordonnance
**Kollet oa an ordrenañs ganen-me** : J'avais perdu l'ordonnance *(An Uhelgoat)*

**OREMUS** [o'rɛməs] : [***oremus*** 1732] n.m. ; Orémus / & Notion (de)
✗ *syn.* : ***ardremmes, remz*** ; & *cf.* : ***pennsowtin, sowzanañ***
**Ur gador vise laket ahe ne(u)'n hag a ree i oremus 'vel nise d'o(be)r** : On mettait là alors une chaise et il faisait son orémus comme il avait à faire *(Lokarn)*
➢ **Koll e oremus** : Perdre son latin ; **Koll(e)t é i oremus** : Il a perdu son latin *(Skrigneg)*

**ORÊSON** [o'rɛzɔ̃n] : [***oraeson*** 1499] n.f. ; Oraison
**Hezh ziskont dre orêson** : Il guérit par oraison *(Plouïe)* ; **Kichenn ar blomenn vije gwraet an orêson diveo** : À côté de la fontaine on faisait la dernière oraison *(An Uhelgoat)* ; **Hemañ vé ar memes orêson gantoñ** : Il pratique toujours la même oraison *(Poullaouen)*

**ORGOUILHOUS / ORGEUILHUS** [or'guʎuz-s] [or'gøʎyz-s] : [***ourgouilloux*** 1499] ad. ; Orgueilleux (-se)
**Ya, charitie oa, oa müoc'h d'ar mar(e)-te 'vi(d) zo kin heñ ! An de-fenoñs an dud zo 'n-om ga(v)et orgeuilhus** : Oui, il y avait de la charité, il y en avait plus à cette époque-là que maintenant hein ! Aujourd'hui les gens sont devenus orgueilleux *(Kareis)*

**ORILHER** [o'riʎər] : [***(h)orillier*** 1464] n.m. (pl. **-ou** [ori'ʎɛ.ru]) ; Oreiller (literie)
✗ *cf.* : ***kou-pie, pallen, pennvele, pleuñeg, tapiss***
**Hag un orilher vije laket war ar pleuñeg** : Et on mettait un oreiller sur le traversin *(Skrigneg)* ; **Me zo à werzhañ orilherou ha-traou ! – Ah ! Me 'ha ! Breno diganes, me(d) 'benn a brenin 'nê é red demp essêiñ 'nê da wel ahann eint soub(l) !** : Je vends des oreillers et tout ! – Ah ! Moi ma foi ! Je t'en achetai, mais avant que je te les achète, il nous faut les essayer pour voir s'ils sont souples ! *(Skrigneg)*

**ORJEL / ORJAL** ['ɔrʒəl] : [***orgeal*** 1732] coll. (sing. **-enn** [ɔr'ʒ(e/ɑ):lən] **orjadenn** [ɔr'ʒɑ:dən] sing. pl. **-ennou** [ɔrʒ(e/a)'lɛnu]) ; (du) Fil de métal / & sing. Fil à linge
**Me(d) a-wechou vïe laket orjel ha vïe gwraet un tamm koch e-barzh ha vïe lak(et) un orjelenn 'barzh** : Mais on mettait parfois du fil de métal, on faisait une petite encoche à l'intérieur et on y mettait un fil de métal *(Brennilis)* ; **Oa un nor oa gwraet gad orjel hag a ampeche ar c'he(l)ien hag an treou d'ond, ya da filtrañ ahe his-se** : Il y avait une porte faite de fil qui empêchait les mouches et autres de venir, ou pour filtrer là comme ça *(Ponvel)* ; **Lak an dilhad war an orjelenn** : Met le linge sur le fil *(Plouïe)* ; **Ha d'ar mar(e)-se vise minellet ar moc'h ga orjel c'hoazh** : Et à cette époque-là on muselait encore les cochons avec du fil *(Ponvel)* ; **Un orjelenn zo (e)vid ar saout** : Il y a un fil pour les vaches *(Plouïe)* ; **Di-rag ti ar vamm-gozh oa potojou-telefon o tougen orjalennou** : Devant chez la grand-mère il y avait des poteaux de téléphone portant des fils *(An Uhelgoat)* ; **Deut oa ! Sete na laket un orjadenn ha pa na gwelet ahat a oa elektrissite hag a oa kontant powr-kaezh !!!** : Il vint ! Il mit dans un fil et quand, ma foi, il vît qu'il y a de l'électricité, il était content mon pauvre !!! *(Skrigneg)* ; **Hag Yvonne a oa he dilhad é sec'hañ maes war an orjadenn, pudur na kannet 'benn oa aet** : Et Yvonne avait son linge qui séchait dehors sur le fil, puisqu'elle avait lavé avant qu'il parte *(Skrigneg)* ; **Ha un' oa bet 'lak(ad) un orjelenn dèoñ ba-treus ar winojenn ha 'lak(ad) ur bern kaoc'h-saout deuh a-raog ba'n tu-all** : Y en a un qui était allé lui mettre un fil en travers du sentier et mettre une bouse de vache sur le devant de l'autre côté *(Brennilis)* ; **Ha go(ude)-se wechou neuhe pé vïe ket aes dê, vïe lakeet un orjelenn en-dro d'ar votes da zarc'hen 'nê feurm** : Et parfois alors ensuite lorsque ce n'était pas facile pour eux, on mettait un fil de fer autours du sabot pour les tenir fermement *(Kolloreg)*
➢ **Taped an dilhad diwar an orjalenn** : Ramasser le linge du fil ; **Boñ, kê da gass anê dèi ha me 'h a da daped ma dilhad diwar an orjadenn !** : Bon, va-lui les apporter et moi je vais ramasser le linge du fil *(Skrigneg)*

**ORKESTR** [ɔrkɛstr] : n.m. (pl. **-ou** [ɔr'kɛstru]) ; Orchestre

**Ma breur na gwraet an orkestr mé-keres « Ar Lapoused Noz »** : Mon frère avait fait l'orchestre si tu préfères « Ar Lapoused Noz » *(Skrigneg)*

**ORNAMANT** [ɔr'nɑ̃mən] : [***ornamant*** 1499] n.m. (pl. **ornamañchou** [ɔrnə'mɑ̃ʃu]) ; Ornement(ation)

**Laket an ornemañchou du ha'n traou ba'n ilis !** : Et on mettait les ornementations noires et tout dans l'église ! *(Kergrist)*

**ORZ** [ɔrz] : [vx. br. ***ord*** ; ***orz*** 1499] n.f. (pl. **orjou** ['ɔrʒu]) ; Masse

**Daw dê labour ga'r memes orz** : Il leur faut travailler avec la même masse *(Landelo)* ; **Benn nïe echou ga'n orz chete anèi** : Dès qu'il avait terminé d'utiliser la masse, il la jetait *(Landelo)* ; **Tapet e orz vras ha hond da lao ar sant !** : Il prit sa grande masse et partit tuer le saint ! *(Landelo)* ; **Hag sa(v)et an orz a-hus d'ar sant** : Et il leva la masse au-dessus du saint *(Landelo)*

- **(E)tre an orz hag ar yenn** : Entre la vie et la mort (m-à-m : Entre la masse et le coin) ; **Hezh so e(rr)o (e)tre an orz hag ar yenn** : Il est entre la vie et la mort *(Karais)*
- **Taol-orz** [tɔl'ɔrz-s] : Coup de masse ; **Me zo hond deuh an nos ha, (a-)benn 'ho heñzh kousk tal e ilis ahe, me zo hond ha un taol-orz war e benn** : Je vais aller la nuit et, lorsqu'il dormira vis-à-vis de son église là, j'y vais et un coup de masse sur sa tête *(Landelo)*

**OSIL / OJIL / OJES** ['oːzəl] ['oːʒəl] ['oːʒəz-s] : [***ausill*** 888] coll. ; (de l') Osier

**An ojil zo ru** : L'osier c'est rouge *(Poullaouen)* ; **Aet é da glask ojil d'o(be)r boutigou** : Il est parti chercher de l'osier pour faire des mannes *(Poullaouen)*

**OSPITAL** [ɔs'pitəl] : [***ospital*** 1499] n.m. & n.f. (pl. **-iou** [ɔspi'talju]) ; Hôpital

**Hemañ vé 'hond d'an ospital** : Il va (de temps en temps) à l'hôpital *(Berrien)* ; **Mïoc'h vé barzh an ospital** : Il est plus (souvent) à l'hôpital *(Berrien)* ; **Med ma vise ba'n ospital (a-)benn bremañ oa-hei marw** : Mais si elle avait été à l'hôpital pour maintenant elle serait morte *(Plouïe)* ; **Ha gou(de)-se neuhe, ahe zo gwraet un ospital vras, The Limerick** : Et alors ensuite, là fut fait un grand hôpital, The Limerick *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Den e-bed ba'n ospital nise bet ar bassianted da roiñ he boued dèi** : Personne à l'hôpital n'aurait eu la patience de lui donner à manger *(Plouïe)* ; **Kass (a)naoñ da Baris, matre'n ba un ospital bras menneket a vehe bet ka(v)et un dra menneket** : Envoie-le à Paris, peut-être que dans un grand hôpital on trouverait quelque chose *(Lokarn)* ; **Ha noa kasset e wreg d'an ospital da zifondardañ** : Il y envoya sa femme à l'hôpital mettre bas *(Poullaouen)* ; **Ha na parêt 'neoñ, ba'n ospital na gwraet e jeu** : Et il le guérit, il avait fait son affaire à l'hôpital *(Kleden)* ; **Pugur mé giniter, raog é deut d'ar gêr deus an ospital, na telefonet din douzh Kareis** : Puisque ma cousine, avant d'arriver à la maison de l'hôpital, m'avait téléphonée de Carhaix *(Plonee)* ; **Bet nagn owen abominabl ! Bet é ba'h an ospital, med 'n-om ga(v)et é ba'h ar yêr damaig ahe his-se** : Ils avaient eu extrêmement peur ! Elle est allée à l'hôpital, mais elle était de retour à la maison tout à l'heure *(Skrigneg)* ; **Daon ! Kass(e)t oa d'an ospital da lakad platr blam d'i ziwh(a)r da gregiñ mad goude** : Dam ! Il fut amené à l'hôpital pour mettre un plâtre pour que ses jambes prennent bien après *(Skrigneg)*

- **Ospital ar re-gozh** : (l') Hospice ; **Me meus ket kasset anê d'an ospital ar re-gozh hañ !** : Moi je ne les ai pas envoyés à l'hospice hein ! *(Skrigneg)*

**OSTALIRI / OSTALERI / OSTALIDI / OSTILIRI** [ɔsta'liːri] [ɔsta'leːri] [ɔsta'liːdi] [ɔsti'liːri] : [***osteleri*** 1499] n.f. (pl. **-ïou** [ɔstali'ri-u] [ɔstale'ri-u] [ɔstali'di-u] [ɔstili'ri-u]) ; Auberge / Bar / Café (bar) / Hostellerie

**War hent an ostaliri** : Sur la route du bar *(Plouïe)* ; **Ba'n ostalidi** : Au bar *(Plouïe)* ; **Ha oa hezh ene 'h evañ bannac'hou ba'n ostaliri** : Et il était là à boire des coups dans le bar *(Berrien)* ; **Keid vimp (é) hond da dap beb vanne ba'n ostaliri amañ** : Pendant que nous irons boire chacun notre coup au bar ici *(Plonee)* ; **Ya, un ispissiri oa (iv)è ya hag un ostiliri** : Oui, il y avait aussi une épicerie et un bar *(Lokarn)* ; **Heñw vije karg e dreid ba'n ostalirïou** : Il buvait comme un trou dans les bars *(An Uhelgoat)* ; **Ene oa un osteliri ha oa ur puñs !** : Il y avait là un bar et il y avait un puits ! *(Karnod)* ; **Diw ostaliri oa ba-lec'h oa gwraet ar barraj ba Nestravel, diw** : Il y avait deux bars là où fut fait le barrage à Nestavel, deux *(Brennilis)* ; **Ahe oa ostaliri d'ar mar(e)-se ha p(a) é 'n-om ga(v)et ahe his-se, ene oa un neubeud tud ba'n ostaliri** : Il y a avait là un bar à cette époque et lorsqu'il se retrouva là comme ça, il y a avait quelques personne au bar *(Skrigneg)* ; **Ha goude hei oa un tamm ostaliri ga un tamm epissiri ha traou gis-se barzh ha chomet e gis-se** : Et après elle avait un petit bar avec une petite épicerie et des trucs comme ça à l'intérieur, c'était resté comme ça *(Ar Fouillez)* ; **Oh ! Me dap un' beb sul, ar mo(d)-se ga(v)on da regaliñ ma c'hamaraded pa 'h añw d'an ostaliri !** : Oh ! J'en prends un chaque dimanche, ainsi je trouve de quoi payer un coup à mes amis lorsque je vais au bar ! *(Skrigneg)* ; **A-raog, amañ 'tre ar Fouilhez hag a(n) Uhelgoat oa pemp pe c'hwec'h ostalidi hag d'un taol divé oa kimed chomet un' kin** : Avant, ici entre La Feuillée et Huelgoat il y avait cinq ou six bars et dernièrement il n'en était restée qu'une seule *(Ar Fouillez)*

- **Paotr an ostaliri** : Le tavernier

**OSTIS** ['ostiz-s] : [***ostis*** 1499] n.m. (pl. **ostijen** [os'tiːʒən]) ; Cafetier

**Med an ostis zo deut da Lannedern gomprene ket pe-naos an dud laront ket boñjour morse 'n-ur zond ba'n ti, serr zond ba e gomers** : Mais le cafetier qui est venu à Lannédern ne comprenait pas que les gens ne disent jamais bonjour en entrant dans la maison, en entrant dans son commerce *(Lannedern)*

**OTAJ** [otaʒ] : [***ostaig*** 1499] n.m. ; Otage

➢ **Taped 'vel otaj** : Prendre comme otage ; **Ha oa pemp pe c'hwec'h a oa tapet 'vel otaj** : Et ils étaient cinq ou six qui furent pris comme otage *(Kleden)*

**OTELL** ['otɛl] : [***hostell*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [o'tɛlu]) ; Hôtel

**Houzh so un otell vras ! Un otell *luxe* pet(r)a !** : C'est un grand hôtel ! Un hôtel de luxe quoi ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Toud an dra-he lak an traou da labour(a)d : Ar restaorañiou, an otellou… Toud an traou ya da-heul !** : Tout ça fait travailler : Les restaurants, les hôtels… Tout ça se suit ! *(Lannedern)*

**OTO** ['ɔto] : [***oto*** 1975] n.f. (pl. **-iou** [ɔ'toju]) ; Automobile / Voiture

✗ *syn.* : ***goetur***

**Med oa kime un oto, un 2CV** : Mais il n'y avait qu'une voiture, une 2CV *(Plouïe)* ; **Daon ! Piw zo e(rr)i ahe ? Ahe zo klêt trous un oto !** : Diantre ! Qui arrive là ? Là on entend le bruit d'une auto ! *(Skrigneg)* ; **Gallet na, (a-)benn ar fin, kaoud un oto, ur gapotenn us d'he venn** : Il avait finalement pu avoir une auto pourvue d'une capote *(Poullaouen)* ; **Med oaint ket kapat d'ond toud ba'n oto** : Mais ils ne pouvaient pas tous aller dans l'automobile *(Plouïe)* ; **Ha ba'n oto ha kuit gantoñ !** : Il monte dans l'auto et s'en va ! *(Kolloreg)* ; **Ken-kàer-ell (e)mañ ba'n oto c'hoazh** : Il est tout aussi bien encore dans l'auto *(Kergrist)* ; **Ha teuemp da foñs ar feurm da veteg bord an hent da wel an otoiou passeal** : Et nous venions du fond de la ferme jusqu'au bord de la route pour voir passer les automobiles *(Skrigneg)* ; **Ah ya ! Med neuhe voa ket otoiou c'hoazh (a-)benn voan yowank** : Ah oui ! Mais il n'y avait alors pas encore d'autos quand j'étais jeune *(Sant-Wazheg)* ; **An dra-he vïe gantoñ ba e oto** : Il avait ça dans son automobile *(Lokmaria)* ; **Dec'h oa ga un oto ! Dec'h oa in oto, wechou vé war i dreid houzoh walc'h, med bremañ neus un oto, un' neve !** : Hier il avait une voiture ! Hier il était en voiture, parfois il est à pied, vous savez bien, mais il a maintenant une auto, une neuve ! *(Skrigneg)* ; **Ro an alc'h(w)o din ! Me zo 'hond d'an oto !** : Donne-moi la clef ! Je vais à l'auto ! *(Skrigneg)* ; **Me n'oun ket 'vid lared dac'h ar mod-se, med me zo 'hond ganac'h ba'n oto da wel ar mêr** : Je ne peux vous dire comme ça, mais je vais aller avec vous dans l'automobile pour voir le maire *(Ponvel)* ; **Memes tud ha' zo 'labour(a)d ha neugn ket aes 'ta ! Ha vé à kousked ba'h o otoiou !** : Même des gens qui travaille et qui n'ont pas les moyens tiens ! Et qui dorment dans leur voiture ! *(Skrigneg)* ; **Goud(e)-se, pé oa bet komañs(e)t ga'n troñseuneus, p(a) oa deut an otoiou, neuhe 'h eer pelloc'h da labour(a)d, lem vije ka(v)et d'ober ! Ha oa daw 'h o(be)r** : Ensuite, lorsqu'on commença à la tronçonneuse, lorsque les voitures arrivèrent, on allait alors plus loin pour travailler, là où on trouvait ! Et il le fallait ! *(An Uhelgoat)*

➢ **Ga'n oto** : En voiture ; **Ha oas aet ga da oto petramant in bissiklèt ?** : Et tu étais allée en voiture ou-bien en bicyclette ? *(Skrigneg)* ; **Houm(añ) na ka(v)et 'naoñ 'hond war i dreig 'è ha na despunet 'naoñ ga hi oto !** : Elle l'avait aussi trouvé allant à pied et l'avait ramassé en voiture ! *(Skrigneg)* ; **Brem(añ) (e)maint re vraw, brem(añ) vegn kass(et) ga'n oto ha kerc'het ga'n oto** : De nos jours ils sont trop biens, de nos jours on les envoie et on va les chercher en voiture *(Plonee)*

**OTO-KARR** [oto'kar] : [***otokar*** 1961] n.m. (pl. **otoiou-karr** [o'tojukar] **otokarriou** [oto'karju]) ; Autocar

**Ga'n otokarriou deus koste Brest, koste Kemper, koste Sant-Brieg, kost an Treger ahe 'ta** : En autocar du côté de Brest, du côté de Quimper, du côté de Saint-Brieuc, du côté du Trégor là donc *(Plourac'h)* ; **Kalz oamp memes-tra pedur oamp tri-ugent b(e)nnaket ba'h an oto-karr** : Nous étions nombreux quand-même puisque nous étions une bonne soixantaine dans l'autocar *(Skrigneg)*

**OTORITE** [oto'rite] : n.m. ; Autorité

**Me(d) boñ, ur vamm neus droed da gaoud otorite matress(e) war pe-sort mod sevel ar vugal(e)** : Mais bon, une mère avait le droit d'avoir de l'autorité peut-être sur comment élever les enfants *(Skrigneg)*

**OTROU / OTRO** ['otru] ['ɔtro] : [vx. br. ***altro(u)*** ; ***autrou*** 1499] n.m. (pl. **otroned** [o'trɔ̃:nəd-t] **otrourien** [o'trurjən]) ; Monsieur (maire, instituteur, prêtre, recteur, médecin, ou personne importante surtout) / Maître / Riche propriétaire

**An otrou skoache deuh e intron** : Le monsieur se cachait de sa dame *(Plonee)* ; **Tri otrou oa (o) chikanad** : Trois messieurs cherchaient les ennuis *(Ar Fouillez)* ; **Ha voa laket an otro da zond war-dro** : Et on fit venir le monsieur *(Plonee)* ; **Boñjour, lar (a)n otrou (a-)benn oa deut ba'n ti** : Bonjour, dit le monsieur alors qu'il rentrait dans la maison *(Plonee)* ; **Gast ! Lar (a)n otrou** : Putain ! Dit le monsieur *(Plonee)* ; **An otrou zo klask (a)ha(n)on da lak (a)ha(n)on da zimiiñ d'e verc'h !** : Le monsieur me cherche pour me marier à sa fille ! *(Plonee)* ; **An otro oa mew un tamm ha oa-hañw un' deus ar C'hastell-Ne** : Le monsieur était un peu saoul, il était de Châteauneuf *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Setou (a-)bénn ur c'hrogad goud(e)-se, an otrou neuhe noa gwraet ur lein d'e dud** : Donc une bonne période après ça, le monsieur fit alors un dîner à ses gens *(Plonee)* ; **An otro houll digantoñ ha 'heñw oa gouest d'ond da labour(ad) ha da ziwall an deñved** : Le monsieur lui demanda s'il était capable d'aller travailler et de garder les moutons *(Landelo)* ; **Nann ! D'ar mar(e)-se oa ket kont ! Neuhe é an otrou 'n-hi(ni) a breste d'an hi(ni) na koñfiañs !** : Non ! On n'en parlait pas à cette époque-là (banquiers) ! C'était alors le riche propriétaire qui prêtait à celui en qui il avait confiance ! *(Skrigneg)* ; **Hag (e)vi(d) duskeun lar oagn (a-)eneb lar an otroned bras zessid un dra hag ar re-ell negn sort e-bed da lared** : Et pour montrer qu'ils étaient contre les grands pontes qui décident une chose et les autres qui n'ont rien à dire *(Poullaouen)* ; **Sete barzh Kerouel ahe his-se oa un otro ha' oa e(rr)i skuizh gwel pe-naos pé vije passeet Yann vije dïanket un dra mennaket dalc'h-mad** : Il y avait donc à Kerouel un monsieur qui en avait marre de voir de quelle façon il y avait toujours quelque chose d'égaré lorsque Yann passait *(Skrigneg)* ; **Beñ ya ! Ah fidendoue ! Hemañ oa 'n-om ga(v)et, houzoh walc'h, un otrou tal-kichenn an ameseged-all !** : Ben oui ! Ah fichtre Dieu ! Il était devenu, vous savez bien, un

monsieur à côté des autres voisins ! *(Skrigneg)* ; **Matresse vo moien dit da denno ur banerad-sivi diga'n otrou-se !** : Peut-être pourras-tu subtiliser un panier de fraises à ce monsieur ! *(Ar Fouilhez)*

- **An otrou barner (deus) ar peuc'h** : (Monsieur) le juge de paix ; **Devezh mad dec'h otro berner deus ar peuc'h, e(rr)o on da gerc'h(ed) ma disglai ma lesket amañ dec'h** : Bonjour monsieur le juge de paix, je suis venu chercher mon parapluie que j'avais laissé ici hier *(Ponvel)* ; **Devezh mad, otrou ba(r)ner ar poc'h !** : Bonjour monsieur le juge de paix *(Kleden)*
- **An otrou-Doue** : Le Bon Dieu / Le Seigneur / Dieu ; **Med ba'r bed-ell an otrow-Doue rey ket rêson dac'h** : Mais dans l'autre monde le Bon Dieu ne vous donnera pas raison *(Kergrist)* ; **An otrou-Doue na lar(et) : An heñi n'é ket gouest da zougen renko sklij(añ)** : Le Seigneur avait dit : Celui qui n'est pas capable de porter devra traîner *(Laz)*
- **An otrou-kont** : (Monsieur) le comte
- **An otro(u)-mêr** : (Monsieur) le maire
- **An otro(u)-person** : (Monsieur) le recteur
- **C'hwil an otrou-Doue** : (la) Coccinelle
- **Doworn-otro** : Des mains de monsieur (pas burinées par le travail) ; **Hezh neus un doworn-otro** : Il a des mains de monsieur *(Plouïe)*
- **Un otrou bras** : Un grand propriétaire ; **Hemañ zo un otrou bras !** : C'est un grand propriétaire ! *(An Uhelgoat)*

**OTUS** ['ɔtəz-s] : [***otuz*** 1890] ad. ; Hautain (-e)

**Hoñzh so ur plac'h otus** : C'est une femme hautaine *(Skrigneg)*

**OUBLOÑ** [ublɔ̃] : n.m. ; Houblon

**Prenañ oubloñ** : Acheter du houblon *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ga oubloñ ha neuhe ar pezh a vé da lakad barzh mod-all** : Avec du houblon et alors ce qu'on a à incorporer autrement *(Ar C'hastell-Ne)*

**OUESK** [wɛ̀sk] : [***voüesq*** 1732] ad. ; Aimable (cf. **AMÏABL**)

**Un dèn ouesk** : Une personne aimable *(Berrien)*

**OURAGAÑ** [uragɑ̃] : [***ouragan*** 1992] n.m. ; Ouragan

**Oa ket bet (ne)med a(v)el voll het-ha-hed (e)vel un ouragañ** : Il n'y avait que tempête tout le long comme un ouragan *(Kergrist)*

**OUSTILH / OSTILH / OUSTIS** ['usti(ʎ/z-s)] ['ostiʎ] : [***ostill*** 1633] n.m. (pl. **-ou** [(u/o)s'tiʎu]) ; Outil

**Ha ga oustilhou mod-kozh, re vïe ganemp 'h o(be)r gwech-all !** : Et munis d'outils à l'ancienne, ceux que nous utilisions autrefois ! *(An Uhelgoat)* ; **Ga un deurkes vihen, hezh na bet ostilhou, oa rôet un toullad-ostilhou daoñ** : Avec une petite tenaille, il avait eu des outils, on lui avait donné pas mal d'outils *(Skrigneg)* ; **Med an traou neus evolüet ! Bremañ zo oustilhou, bremañ zo ordinateurien** : Mais les choses ont évolué ! Maintenant il y a des outils, maintenant il y a des ordinateurs *(Lannedern)* ; **Me(d) ur sakre taol pé heñ ! Me meus bet wechou, ga'n oustilhou, pé ven ba'r jerdin** : Mais tu as un sacré coup hein ! J'en ai eu parfois, avec les outils, lorsque je suis dans le jardin *(Brennilis)* ; **Med heñ, deuzhtu, pé sante lar vïe libr un tamm 'h ee da bartïal-roud goude vïe an oustilhou gantoñ hañ !** : Mais lui, tout de suite, dès qu'il sentait qu'il était un peu libre, il partait pour s'échapper quand bien même il emportait tous les outils hein ! *(Plouïe)* ; **An heñi oa ba'r feurmou bras gave tud da labourad (e)vite (e)vid reiñ oustilhou d'ar re-ell** : Celui qui était dans les grandes fermes trouvait des gens pour travailler pour eux pour donner des outils aux autres *(Poullaouen)* ; **Trist é ! Maleürus é ! Ha goulskoude bremañ zo oustilhou ! Feneant é ar re-yowank !!** : C'est triste ! C'est malheureux ! Et pourtant il y a des outils à l'heure actuelle ! Les jeunes sont fainéants !! *(Ar Fouillez)* ; **Ga'n oustilhou oa ganin keit-h(a) oan 'h o(be)r ga'n harpon, an hach hag an heskenn, ar re oa ganin bremañ zo tregont la so, memes re eint** : Avec les outils que j'avais tant que j'utilisais la scie passe-partout, la hache et la scie, ceux que j'avais depuis maintenant trente ans, ce sont les mêmes *(An Uhelgoat)*

**OUSTILHED / OUTILHED** [u(s)'tiʎəd-t] : ad. ; Outillé (-e)

**Oustilhou : Koutilli, 'vel ga'r bosserien ! Outilhet mad : Un heskenn da droc'hiñ kig hag koutilli** : Des outils : Des couteaux, comme les tueurs mobiles (bouchers) ! Bien outillés : Une scie à viande et des couteaux *(Kareis)*

**OUVRÏER** [u'vrijər] : [***ouvrier*** 1904] n.m. (pl. **-ien** [uvri'jɛrən]) ; Ouvrier

**Bet meus re-vad, ouvrïerien** : J'en ai des bons, des ouvriers *(Lokarn)* ; **Da ve héñvel deus an ouvrïerien** : Pour ressembler aux ouvriers *(Plouïe)* ; **Hemañ oa un ouvrïer mad a-walc'h** : C'était un assez bon ouvrier *(Landelo)* ; **Unneg pe dowzeg ouvrïer** : Onze ou douze ouvriers *(Skrigneg)* ; **Un' meus, un ouvrïer mad, ma gwraet deus ma dorn ha (e)mañ ba Lokarn popred** : J'en ai un, un bon ouvrier, que j'ai formé moi-même et qui est toujours à Locarn *(Lokarn)* ; **Ha goud(e)-se oan bet ouvrïer ba'r Vouilhe** : Et ensuite je fus ouvrier à La Feuillée *(Skrigneg)* ; **Oa ket un ouvrïer mad ma ouïe ket go(v)eled na lemmañ mad** : Ce n'était pas un bon ouvrier s'il ne savait pas battre ni bien aiguiser *(Berrien)* ; **Me oa ouvrïer neuhe ba-ti ar Jaouen ba Gwerliskin** : J'étais alors ouvrier chez Jaouen à Guelesquin *(Skrigneg)* ; **Nann, tri oamp : dow ouvrïer ha me oa** : Non, nous étions trois : deux ouvriers et moi *(Skrigneg)* ; **Set ar re-he nïe ouvrïerien dalc'h-mad da labourad** : Ils avaient donc constamment des ouvriers pour travailler *(Poullaouen)* ; **James talfasser ne ray un ouvrïer mad** : Jamais bricoleur du dimanche ne fera un

bon ouvrier *(Poullaouen)* ; **Restaorant-ouvrïer oa 'è** : C'était aussi un restaurant ouvrier *(Skrigneg)* ; **D(a) lak an ouvrïerien d'antreten an heñchou ! Me(d) ar re-he é daw pêo 'nê !** : Que les ouvriers entretiennent les routes ! Mais il faut les payer ! *(Lannedern)* ; **Ma vijomp aet ba sal an ouvrïerien, med ni mamp ket c'hoant da zisken lar oamp ouvrïerien, 'houzoh walc'h** : Si nous étions allées dans la salle des ouvriers, mais nous ne voulions pas montrer que nous étions des ouvriers, vous savez bien *(Skrigneg)* ; **Gwech-ell un ouvrïer, war ar c'hampagn petramant ar mab, c'hwi droiè a-peu-prè, ga dow jô, un devezh-arad douar ba'n de(v)ezh** : Autrefois un ouvrier, à la campagne ou-bien un fils, tu charruais à-peu-près, avec deux chevaux, un demi-hectare de terre dans la journée *(Kleden)* ; **Ha maget an ouvrïerien d'o(be)r 'nê, ah me(d) ar patroñ bêe ar machin, me(d) hi renke magañ an ourvïerien ha hè chome ba'r penn-all ahe gis-s(e)** : Et les ouvriers nourris pour qu'ils les fassent (les bâtiments), ah mais le patron payait le machin, mais elle devait nourrir les ouvriers et eux restaient là à l'autre bout *(Speied)*

**OUZHPENN / AZHPENN / IZHPENN / UZHPENN** [(u)'spɛn] [(a)'spɛn] [(i)'spɛn] [(y)'spɛn] : [***ouz pen*** 1632] ad. ; En plus / Outre / En plus du fait que / Plus de

**Izhpenn amann vije gwraet !** : On ne faisait pas que du beurre ! *(Plourac'h)* ; **Lak an dour da virviñ izhpenn un eur** : Faire bouillir l'eau plus d'une heure *(Ponvel)* ; **Ouzhpenn pevar-ugent oa 'benn oa marw** : Elle avait plus de quatre-vingts quand elle était morte *(Skrigneg)* ; **Un tamm bi(he)n azhpenn ha oain pilet gad hemañ** : Un peu plus et il me faisait tomber *(Plouïe)* ; **Ma-kas torr-rer ha torr-penn azhpenn !** : Espèce de casse-pieds !!! *(Plouïe)* ; **Ur mab meus, meus ket 'zhpenn** : Je n'ai qu'un fils *(Plouïe)* ; **'Zhpenn pemp kwech mïoc'h zo bremañ (e)vid ar mare** : Il y a au-delà de cinq fois plus maintenant qu'à l'époque *(Plouïe)* ; **Me meus bet gwelet (a)han(ou)t ha oas kime izhpenn tri bla** : Je t'ai vu lorsque tu avais à peine plus de trois ans *(Plouïe)* ; **Memes uzhpenn ugent gav tin 'h oump bet ba'r mare oa** : Nous avons même été jusqu'à je crois plus de vingt à l'époque *(Kalaner)* ; **Izhpenn na-hi teir pe beder merc'h na bet un aksidant ga hi bissiklèt** : En plus du fait qu'elle avait trois ou quatre filles elle eut un accident à bicyclette *(Kleden)* ; **(Ou)zhpenn ugent la so meus ket bet gwraet** : Ça fait plus de vingt ans que je n'ai pas fait *(Skrigneg)* ; **Of, eo 'ha ! Izhpenn un' oa da zigentoñ...** : Of, si ma foi ! Au départ il y en avait plus d'un... *(Lokmarïa)* ; **'Zhpenn un dra na gwraet, kalz na gwraet !** : Il avait fait plus d'une chose, il avait fait beaucoup ! *(Skrigneg)* ; **Ha fissell(et) 'naoñ ferm, pak(et) naoñ mad ha lak(et) 'naoñ ba'r pelestr ba'n hor'n pad c'hwec'h deiezh ! Pass izhpenn !** : Et ficelé fermement, bien empaqueté et mis dans le saloir dans le sel pendant six jours ! Pas plus ! *(Kleden)* ; **Me zo bet ha oan ket 'zhpenn, oh ! Pemz(e)g-c'hwezeg, c'hwezeg vla oan (me)mes-tra !** : J'ai été et je n'avais pas plus de, oh ! Quinze-seize, j'avais quand-même seize ans ! *(Plonee)*

- **Be 'zhpenn da *ub.*** : Être supérieur à *qqn.* ; **Med ar re-mañ n'eint 'zhpenn din-me** : Ils ne me sont pas supérieurs *(Pleiben)*
- **Ouzhpenn (evid / ba)** : Il n'y a pas (que / qu'à) ; **Izhpenn evid ar beisanted ree, re ar c'hêriou a tàe 'e dé glass** : On ne faisait pas que pour les paysans, les citadins venaient aussi chercher *(Kleden)* ; **Izhpenn ba Lemeeg vêr (e)n-om gannañ (a-)eneb da barrajou ha da sort traou-te** : Il n'y a pas qu'à Lemezeg qu'on se bat contre les barrages et ce genre de choses *(Poullaouen)* ; **Me(d) izhpenn 'vi(d) meurb vé gwraet, kaosêt meus doc'h doc'h ar maout-pressouer** : Mais on n'en fait pas que des meubles, je vous ai parlé du sommier de pressoir *(Kleden)* ; **Izhpenn barzh da hinou zo morboan : Barzh da gein, barzh da benn 'è, ma ves ga'r boan-benn !** : Il n'y a pas que dans ta bouche qu'il y a de la douleur sourde : Dans ton dos, dans ta tête également, si tu as un mal de tête ! *(Skrigneg)*
- **Ouzhpenn ur wech** : Plus d'une fois ; **Ah ya ! 'Zhpenn ur wech !** : Ah oui ! Plus d'une fois ! *(Plouïe)* ; **Chapel Santes-Katell, hoñzh so bet renket izhpenn ur wech 'boe** : La chapelle Sainte-Catherine, elle a été réparée plus d'une fois depuis *(Ponvel)*
- **Un tammig ouzhpenn** : Un petit peu plus ; **Ur c'hilometr, petram un tammig ouzhpenn, dram vé d'amañ é** : Un kilomètre, ou-bien un petit peu plus, puisque c'est d'ici *(Speied)*

**OVERENN / OFERENN / AVERENN / AFERENN** [(o/a)'veːrən] [(o/a)'fɛrn] [(o/a)'vɛrn] : [***offerenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [(o/a)ve'rɛnu]) ; Messe

**Ah, me(d) ar re-he vïent kim(ed) darc'h(et) d'ond d'an over'nn !** : Ah, mais on ne les gardait que pour aller à la messe ! *(Plonee)* ; **Deuh ar sul, pé yeemp d'an aver'nn vis(e) prenet un tamm *beefsteak*** : Le dimanche, lorsque nous allions à la messe, on achetait un peu de beefsteak *(Lannedern)* ; **Ur c'hlakou vïe ganen 'hond d'an oferenn ! Me lar doc'h vïen fiched hañ !** : Je chaussais une paire de claques pour aller à la messe ! Je peux vous dire que j'étais parée hein ! *(Kolloreg)* ; **Da gouel ar Chandelour, ma vise gwelet an heol 'kreis-tre an diw overenn 'h ee ar lous rukul-kàer ba i doull** : Le jour de la Chandeleur, si on voyait le soleil juste entre les deux messes le blaireau partait à reculons dans son terrier *(Lokarn)* ; **Ha c'hwi vé kanañ bep sul ba'n averenn** : Et vous qui chantez chaque dimanche à la messe *(An Uhelgoat)* ; **Be zo lod, ba kêr amañ gi-mañ da ziveañ, ar re-he vise o zri ba'n oferenn beb sul ha beb heñi d'e dro da bêo ur chopinad, hègn dap beb chopinad ar mod-se** : Certains, au village ici-même dernièrement, ils étaient tous les trois à la messe chaque dimanche, et chacun leur tour ils payaient un coup, ils prenaient chaque coup comme ça *(Kolloreg)* ; **An aver'nn** : La messe *(Kergrist)* ; **Ya ke(t) morse d'an overenn** : Il ne va jamais à la messe *(Pleiben)* ; **Ba'n ti-skoul ar seurésed vise daw mond d'an oferenn bemde deja !** : Dans l'école des sœurs il fallait déjà aller à la messe quotidiennement ! *(Sant-Wazheg)* ; **Me n'ounn ket gouest da lar 'h in bep sul ba'n oferenn** : Je ne peux pas te dire que j'irai chaque dimanche à la messe *(Kolloreg)* ; **Vïe lar(e)t ar bater a-raog mond da gousked ha yeent d'an aver'nn d'ar sul ha vise lar(e)t ar bater deuh ar mintin** : On disait la prière avant d'aller dormir, ils allaient à la messe le dimanche et on disait la prière le matin *(Lannedern)*

- **An eil oferenn** : La seconde messe ; **An averenn-vi(n)tin, an eil oferenn hag an aferenn-bred neuhe oa deg eur hanter hag gouspirou goud(e)-se c'hoazh** : La messe matinale, la seconde messe et alors la grand-messe était à dix heures et demi, ensuite il y avait encore les vêpres *(Kolloreg)*
- **An overenn-bred** : La grand-messe ; **(A-)benn arc'hoazh (e)ma an overenn-bred** : Demain c'est la grand-messe *(Landelo)*

- **Averenn hanter-noñs** : La messe de minuit ; **Nedeleg neu'n 'h ee an dud d'an aver'nn hanter-noñs** : À Noël alors les gens allaient à la messe de minuit *(Kleden)* ; **Ha pé tàent d'ar gêr deus an aver'nn hanter-noñs neu'n a ràent un tamm kerc'h d'ar jô dé blam noa bet labouret a-hed ar bla** : Et lorsqu'ils venaient à la maison de la messe de minuit ils donnaient alors un peu d'avoine au cheval parce qu'il avait travaillé toute l'année *(Kleden)*
- **Averenn-interramant** : Messe d'enterrement / Messe de funérailles ; **Ur bla ! Oagn sañset, ya, me(d) pa(ss) ar vantell-le, ar vantell-le vij(e) keme(d) da ze an ent(e)rramant ha da ze an aver'nn-ent'rramant vij(e) 'è** : Un an ! Ils étaient censés, oui, mais pas le mantelet, le mantelet n'était qu'au jour de l'enterrement et aussi au jour de la messe d'enterrement *(Skrigneg)*
- **Averenn-vintin** : Messe matinale ; **Oa hih mamm ha neun ur c'hoar dèi hond d'an aver'nn-vintin da Lokarn** : Sa mère et alors sa sœur allaient à la messe matinale à Locarn *(Lokarn)*

**OVERENNIÑ / AVERENNIÑ** [(o/a)ve'rɛni] : [***oferennaff*** 1499] vb. ; Officier

**Pé vise éh averenniñ a ive e win** : Il buvait son vin lorsqu'il officiait *(Lokmarïa)*

**OWEN / AÑWN** ['ɔwən] [ɔwn] [ɑ̃wn] : [***oun*** 1557] n.m. (pl. **-ou** [ɔ'wenu]) ; Peur / Crainte

**Owen neus** : Il a peur *(Plouïe)* ; **Owen na bet hardi !** : Il avait eu extrêmement peur ! *(Skrigneg)* ; **Pa ves ket choñjal hé owen, houzoh walc'h !** : Tu sais bien que c'est lorsque tu ne t'y attends pas que tu as peur ! *(Skrigneg)* ; **Me(d) lod 'h eent ket, lod nïe añwn 'ta !** : Mais certains n'allaient pas, certains avaient peur tiens ! *(Brennilis)* ; **Pet(r)a ree an owen din ? Mond-kuit pé hallen !** : Que me faisait la peur ? Partir lorsque je pouvais ! *(Plouïe)* ; **Med owen mise da ve tapet ga'r boched ba'r gêr** : Mais j'avais peur d'être pris par les boches à la maison *(Plouïe)* ; **Owen mamp la vije bet chomet un' bennaket ba-dreñw ur c'hleuñ bennaket** : Nous avions peur que quelqu'un soit resté (caché) derrière un talus quelconque *(Plouïe)* ; **Ya ha neuhe oa deut owen dê-toud** : Oui, et ils commencèrent donc tous à avoir peur *(An Uhelgoat)* ; **Owen da zisplij(añ) d'an dud** : Peur de déplaire aux gens *(Plourac'h)* ; **Sete oa ket echu an owen evinte c'hoazh...** : Ils n'avaient donc pas encore fini d'avoir peur *(An Uhelgoat)* ; **Gwir é a meus owen ! A joñjen deuh-ouin ma-hun** : C'est vrai que j'ai peur ! Pensai-je en moi-même *(Berrien)* ; **N'é ket ablam ma kalz owen a'ha !** : Ce n'est pas parce que j'avais très peur ma foi ! *(Berrien)* ; **Hag a vije un dèn 'h o(be)r owen dê, houzoh walc'h** : Et c'était une personne qui leur faisait peur, vous savez bien *(Skrigneg)* ; **Neuhe ma ket emm da gaoud owen la'h eche ga'r re-all !** : Je n'avais alors pas besoin d'avoir peur qu'il aille avec les autres : *(Skrigneg)* ; **Hag ar bern plous oa tost-tre d'an tïer, sete mamp owen la vije aet an tan deus ar bern plous ba'n ti** : Et le tas de paille était très proche des maisons, nous avions donc peur que le feu passe du tas de paille à la maison *(Plouïe)* ; **Med bet mamp bet un owen bras mamp la vije bet aet an tan barzh an tïer ha neuhe ba'n hangariou oa tost-tre d'ar bern plous** : Mais nous avons eu une grande peur que le feu prenne dans les maisons, et donc dans les hangars qui étaient très près du tas de paille *(Plouïe)* ; **Med (a-)benn ar fin ma bet owen** : Mais pour finir j'ai eu peur *(Kleden)* ; **Ah ya-ya-ya, med paotr-powr, ni vïe gwraet owen dom(p)-ni 'ta ga hezh** : Ah oui-oui-oui mais, mon pauvre, on nous faisait peur tien avec celui-ci *(Lokmarïa)* ; **Na ket bet owen da zond, med ni n'omp ket chovajed heñ !** : Il n'eût pas peur de venir, mais nous ne sommes pas des sauvages hein ! *(Poullaouen)* ; **Me ma owen pugur oa aet tram ar gar** : J'avais peur puisqu'il était allé jusqu'à la gare *(Lokmarïa)* ; **O(be)r owen d'ar sperejou fall** : Faire peur aux mauvais esprits *(An Uhelgoat)* ; **Klêo an a(v)el 'hirvoudiñ ree owen din** : Entendre le vent gémir me faisait peur *(An Uhelgoat)* ; **Ha 'vid 'h o(be)r añwn, ya ! An dud voagn ket boaset deuh ar sort traou-te 'nê-gn !** : Et pour faire peur, oui ! Les gens n'étaient pas habitués à ce genre de choses ! *(Plonee)* ; **Beb sort traou 'ha ! Beb sort traou d'o(be)r owen, surtoud d'ar vugale** : Toute sorte ma foi ! Toute sorte pour faire peur, surtout aux enfants *(Berrien)* ; **Daon dre-amañ kajimant vije ket morailhet an norejou, gwich-all vije ket owen deuh an dud ar mod-se !** : Dam par ici on ne verrouillait quasiment pas les portes, autrefois on n'avait pas peur des gens comme ça ! *(Skrigneg)* ; **Komañs d'o(be)r owen d'ar vugwale vihen deuzhtu** : Commencer de suite à faire peur aux petits enfants *(Ponvel)* ; **Deus (a)ssames ganen, kar me mo owen 'tond war ma c'his** : Viens avec moi, car j'aurai peur de revenir sur mes pas *(Ponvel)* ; **Bet nagn owen abominabl ! Bet é ba'h an ospital, med 'n-om ga(v)et é ba'h ar yêr damaig ahe his-se** : Ils avaient eu extrêmement peur ! Elle est allée à l'hôpital, mais elle était de retour à la maison tout à l'heure *(Skrigneg)* ; **Oh ! Med gwir é, pé vé gwel(et) an dra-he a lak ahan(ou)t da gaoud owen ha riw hañ !** : Oh ! Mais c'est vrai, lorsqu'on voit ça, ça te fait avoir peur et froid hein ! *(Skrigneg)* ; **Oh beñ te heus ket bet owen meh-mod 'è !** : Oh ben toi tu n'as pas eu peur non-plus ! *(Skrigneg)* ; **Choñj so gwel an dud nise añwn** : Il y a le souvenir de voir les gens ayant peurs *(Lannedern)* ; **Me(d) an heñi nefe añwn ahe deus 'n nos 'e nefe kalz nec'h kajimant ! Pugur lod 'nê nïe añwn hardi !** : Mais celui qui, là la nuit, aurait peur serait également quasiment très inquiet ! Puisque certains avaient extrêmement peur ! *(Brennilis)* ; **Ha mem oa lanniou mod a'h eent, pe-sort meus bet joñj (e)mañ ma dad 'hond... Hañ ! Ga'r c'harr gis-se, ya ha skoassellou ! Pfou ! Mamm nije owen ba'r c'harr !** : Et il y avait même des ajoncs de la façon dont ils allaient, qu'est-ce que je me rappelle de mon père allant... Han ! En charrette comme ça, oui et des ornières ! Pfou ! Maman avait peur dans la charrette ! *(Plourac'h)*

- **(Da ('n) / Kad** [kad] **/ Ga'n) owen (da) +** ***vb.*** : De peur de ; **Ha 'benn ar fin da ket kredet o(be)r, 'n owen a halleche ket pêo 'naoñ...** : Et pour finir elle n'osa pas (acheter), de peur qu'elle ne pût pas le payer... *(Skrigneg)* ; **Eo ! Da ziveo vije gwraet mo(d)-se, me(d) digentañ vije ket d'an owen a boaheche ket !** : Si ! En dernier on faisait comme ça, mais pas au départ de peur qu'il ne cuise pas ! *(Skrigneg)* ; **Mond a remp papred war-raog, pass re vuan, trankil papred, owen da ve surprenet gad un tenner bennaket, ku barzh un tu bennaket** : Nous continuions d'avancer, pas trop rapidement, toujours tranquillement, de peur de se faire surprendre par un tireur embusqué *(Plouïe)* ; **Ha dalc'h mad d'ar sifelenn da owen chomfe ar stoup toud deuh ar girjer** : Et la sangle bien en main de peur que l'étoupe reste accrochée aux talus (boisés) *(An Uhelgoat)* ; **Me ma owen kad owen vïe aet-roud ba ma gwele** : J'étais effrayée de peur qu'il taille dans mon lit *(Plouïe)* ; **Med vïen ket lesket da douch daoñ re kad owen mije torret anèañ** : Mais on ne me laissait pas trop le toucher de peur que je le casse *(Skrigneg)* ; **N'een ket re dost 'ta kad owen nije bet gwelet (a)ha(n)on** : Je ne m'approchais pas trop de peur qu'il ne m'ait vu *(An Uhelgoat)* ; **Me, an de war-lerc'h, greden ket dond da zibiñ ma dijuni ga'n owen da gaoud adarre !** : Moi, le lendemain, je n'osais pas venir prendre mon petit déjeuner de peur d'avoir encore ! (une

engueulade) *(Skrigneg)* ; **Pa 'n-om ga(v)e an heñi vise war an hent 'h ee gost(e) ba'r park kad owen da ve friket ! Ba-neun vis(e) press war'ha(no)mp** : Celui qui se trouvait sur la route allait sur le côté dans le champ de peur d'être écrasé ! Nous étions pour-lors pressés *(Karnod)*

- **Hezh so un dèn ha neus ket owen brammad 'nèoñ 'benn (e)ma 'r foerell gatoñ !** : C'est quelqu'un qui n'a pas peur de péter quand il a la chiasse ! (ce dit de *qqn.* de hardi) *(Laz)*
- **Kaoud mïoc'h owen 'vi(d) a boan** : Avoir plus de peur que de mal ; **Me(d) lod n'houllent ket, oagn ket reizh d'o(be)r ha lod na mïoc'h owen 'vi(d) a boan** : Mais certains ne voulaient pas, ils n'étaient pas dociles et certains avaient plus de peur que de mal *(Skrigneg)*
- **Kaoud owen (a-raog / deus / di-raog)** : Avoir peur de ; **Me meus ow(e)n raog ar gurun** : Moi j'ai peur du tonnerre *(Lannedern)* ; **Ya, kajimant vije owen a-raoke** : Oui, on avait quasiment peur d'eux *(Skrigneg)* ; **Me meus ket bet owen deuh ar c'heseg pugur a-bred oan komañs da labour(ad) ga ma c'heseg** : Je n'ai pas eu peur des chevaux puisque j'ai commencé tôt à travailler avec mes chevaux *(Plouïe)* ; **Ya ha vïe owen deusoutoñ memes-tra, ya** : Oui et on avait quand-même peur de lui, oui *(Lokmarïa)* ; **Oh ! Me(d) ma ket owen deusoutoñ 'ha !** : Oh ! Mais je n'avais pas peur de lui hein ! *(Skrigneg)* ; **Oh, me(d) ar reñ-h(e) 'n-om ga(v)e da veañ digourdi, dijent ket owen 'raog ar reñ-he !** : Oh, mais elles devenaient dégourdies, elles n'avaient pas peur de ceux-là ! *(Skrigneg)* ; **Ar re-yowank a ra troiou ha' ver ket prest da joñjal ! Pugur pa ver yowank vé owen di-raog mann e-bed !** : Les jeunes font des tours dont on n'a pas idée ! Puisque lorsqu'on est jeune, on n'a peur de rien ! *(Skrigneg)*
- **Kaoud owen deus e skeud** : Avoir peur de son ombre ; **Ah ! Me ma ket owen deuh ma skeud hañ !** : Ah ! Moi je n'avais pas peur de mon ombre hein ! *(Skrigneg)*
- **Meus añwn** [møz'ɑ̃wn] : J'ai bien peur (que) / J'ai l'impression (que) ; **Meus añwn, hemañ-all deuy ket !** : J'ai bien peur que l'autre ne viendra pas ! *(Plonee)* ; **Oh hemañ meus un tamm kred dèoñ meus añwn !** : Oh ! J'ai bien peur de lui faire un peu confiance ! *(Landelo)* ; **Meus añwn zo ur béc'h war'han(o)h, otro an hucher** : J'ai l'impression que vous êtes en difficulté, monsieur l'huissier *(Kleden)* ; **Hag a nagn renket chom ene pad un devezh pe dow meus añwn** : Ils durent y rester pendant un jour ou deux j'ai bien peur *(An Uhelgoat)*
- **Rewrad-owen** : Trouille bleue ; **Me ma bet ur rewrad-owen !** : J'avais eu une trouille bleue ! *(Berrien)*

**OWENIG** [o'weːnig-k] : [***ainyc*** XVIe] ad. ; Craintif (-ve) / Peureux (-se)

**Un tamm paotrig gouèr hag owenig** : Un petit garçon timide et peureux *(An Uhelgoat)* ; **Owenig (e)vel un oanes** : Craintif comme une agnelle *(An Uhelgoat)* ; **Beañ oa keseg hag a vadaou ha owenig ha' 'h ee kuit ga o c'harr hag a vijent mouchet neuhe da 'h ampechañ 'nê da wel(e)d** : Il y avait des chevaux qui se troublent et sont craintifs et qui partaient avec leur charrette, ainsi on leur mettait des œillères pour les empêcher de voir *(Skrigneg)*

**OWLI / OWLE** ['owli] ['owle] : coll. ; Limon d'eau *(Poullaouen)*

**OWR / AOUR** ['ɔw(ə)r] ['awər] : [***our*** 1499] n.m. ; Or

**Hag a meus owr hag arc'hant forz pegemen(t)** : Et j'ai de l'or et de l'argent à profusion *(Berrien)* ; **Mond ba'r veunteun ha' teuy ur c'hroc'hen-owr war'nac'h-toud** : Va dans la fontaine et une peau en or te recouvrira complètement *(Plonee)* ; **Gast ! Ha deut ur pezh-owr dèoñ da-beked ahe c'hoazh** : Putain ! Et voilà qu'une pièce d'or fit son apparition jusque-là *(Plonee)* ; **Pegur voa owr war e ves** : Puisqu'il avait de l'or sur le doigt *(Plonee)* ; **Un tamm sakoch voa ga Kroc'henig ga e sac'h en owr ha toud owr toud** : Kroc'henig portait une petite sacoche avec son sac en or et tout en or *(Plonee)* ; **Voa kimed owr toud war ar chô hag ar oetur hag ar roujou, ga goulowiou-owr ha toud ar voutik, toud owr toud barzh** : Il n'y avait que de l'or sur la monture, et le carrosse et les roues, avec les lumières en or et tout le bordel, tout l'intérieur en or *(Plonee)* ; **Me meus arc'hant hag owr ha kerseg deuh a beb seurt toud !** : Moi j'ai de l'argent et l'argent et des chevaux de toutes sortes ! *(Landelo)* ; **Oh ! Med matresse ma rin doc'h owr (e)vintoñ vo ràet (a)nèoñ din...** : Oh ! Peut-être que si je vous donne de l'or pour lui vous me le donnerez... *(Lokered)* ; **Sklapet pa 'ha(n)on ba'h ar poull hag ene oa owr ha traou a-gement mod oa toud ha moñchou, domaj é ha ket sklapet 'ha(n)on un tamm pelloc'h, kar ene 'ha mije ka(v)et ma bec'h-owr !** » : Vous m'aviez jeté dans la mare et là il y avait de l'or et des trucs de toute sorte ainsi que des montres, c'est dommage que vous ne m'ayez pas jeté un peu plus loin, car j'y aurais trouvé mon faix d'or ! *(Skrigneg)* ; **Ur bisowed-owr** : Une bague en or *(Poullaouen)*

- **Kaoud un dorn-owr** : Avoir de l'or dans les mains (fig.) ; **Heñ neus un dorn-owr** : Il a de l'or dans les mains *(Plouïe)*
- **Kloc'h-owr** : Boucle d'oreille en or *(Skrigneg)*
- **Koutellad-owr** : Couteau en or ; **Ur sac'had-owr voa rôet d'un, ur montr-owr d'hebén hag ur goutellad-owr petramed ur loereou-owr pe un dra bennaket d'hebén-all c'hoa(zh)** : Il fut donné un sac d'or à une, une montre en or à l'autre et un couteau en or ou-bien une paire de chaussettes en or ou peu importe encore à l'autre *(Plonee)*
- **Kowidell-owr** : Petite cage en or ; **Ur gowidell-owr** : Une petite cage en or *(Poullaouen)*
- **Montr-owr** : Montre en or ; **Ur sac'had-owr voa rôet d'un, ur montr-owr d'hebén** : Il fut donné un sac d'or à une, une montre en or à l'autre *(Plonee)*
- **Pezh owr** : Pièce d'or ; **Ma ràon pemp pezh owr dèoñ matresse refeh (a)nèoñ din ?** : Si je vous donne cinq pièces d'or pour lui peut-être me le donnerez-vous ? *(Lokered)*
- **Sac'had-owr** : Sac d'or ;
- **Sakoch-owr** : Sacoche en or ; **Ur sakoch-owr ha oa diw ziwskouarn barzh ha neu'n dow bes-troad !** : Une sacoche en or et les deux paires d'oreilles se trouvaient à l'intérieur et alors les deux doigts de pied ! *(Plonee)*

**OWR-A-DAL / OWR-AN-DAL** [ɔʷrə'dɑ:l] [ɔwrən'dɑ:l] : [***aoredal*** 1752] n. ; Séneçon commun *(Poullaouen)*

**OWR-YEOTENN** [ɔwr'jɛwtən] [ɔwr'ɟɛwtən] : [***our gueuten*** 1612] n.f. ; Herbe d'or (lycopode sélagine)
**Gwrïou an owr-yeotenn** : Les racines de l'herbe d'or *(Poullaouen)*

**OY ! / OYOW !** [ɔj] [ɔ'jɔw] : interj. ; Holala ! / Oh !
**Oy mamm-gozh !** : Holala grand-mère *(Plonee)* ; **Oy biskoazh !** : Holala, (j'ai) jamais (vu ça) ! *(Plouïe)* ; **Oy goulskoude me meus bet gwelet toud an dra-he ha houzon papred** : Oh pourtant j'ai eu vu tout ça, et je le sais encore *(Plouïe)* ; **Oyow amañ (e)moc'h (ba) ti an diaoul !** : Oyow ! Tu es ici dans l'antre du diable ! *(Plonee)* ; **Oy ! Nin mam(p)-ni owen !** : Oh ! Nous avions peur ! *(Lokmarïa)*

**OZHAC'H / OC'H** [ɔ̀x] : [***ozech*** 1499] n.m. (pl. **ezhec'h** ['e:zəx-h]) ; Chef de famille / Patriarche
**Un o'c'h bras deus ar barres-mañ** : Un grand chef de famille de cette commune *(An Uhelgoat)* ; **Ezhec'h mad Poullaouen** : Les bons patriarches de Poullaouen (surnom des habitants de la commune) *(Plouïe)* ; **Un o'c'h pras** : Un grand patriarche *(Landelo)* ; **Pé joñjes un tamm lar benn evo deg barrikennad-chistr, 'benn-neu'n vïe red da tud passeal ba'n ti petram d'an o'c'h e vis(e) red daoñ evañ mat benn-neu'n memes-tra heñ !** : Quand t'y réfléchis un peu, avant de boire dix barriques de cidre, pour-lors il fallait que des gens passent à la maison ou-bien que le chef de famille boive pas mal quand-même hein ! *(Poullaouen)*
- **O(zha)c'h-eured** [ɔ̀h'ø:rəd-t] : Marié (le jours de la noce) ; **An o'c'h-eured** : Le marié *(Kergrist)*

**PA / PAN / PÉ / PÉN / TA** [pa(n)] [pe(n)] [ta] : [vx. br. ***pan*** ; ***pa*** XVI[e]] conj. ; Lorsque / Vu que
**Pé teu an abard'he** : Quand la soirée débute *(Plouïe)* ; **Ha pan oa (e)n-om gavet ba'r yêr** : Et quand il se trouva chez lui *(Skrigneg)* ; **Pé oan tos(t), vïen ket kasset !** : Vu que j'étais proche, on ne m'amenait pas ! *(Brennilis)* ; **D'an dud so 'labour(a)d ahe ! Ta oagn n(a)onteg ! N(a)onteg oagnk !** : Aux gens qui travaillent là ! Vu qu'ils étaient dix-neuf ! Ils étaient dix-neuf ! *(Plourac'h)* ; **Me(d) ma'hat na c'hoant da daped (a)ha(n)on pa oan à oueliñ 'è** : Mais il avait probablement envie de me prendre vu que j'étais aussi en train de pleurer *(Skrigneg)* ; **Un ekip *football* zo beb sul ha vé kalz a dud d'ou heul, pé 'h eint mad pe n'eint ket !** : Il y a chaque dimanche une équipe de football et beaucoup de gens les suivent, qu'ils soient bons ou non ! *(Skrigneg)*
- **Pa gar** : Quand il veut ; **Añfin an hini nije c'hoant da lah(añ) diw wech ar bla ree pa gare !** : Enfin celui qui voulait tuer (le cochon) deux fois l'an le faisait quand il voulait *(Berrien)*
- **Pé vé deut** : Au bout de : **Pé vé deut pe'r pemp bugal'** : Au bout de quatre cinq enfants *(Plouïe)*

**PAD** [pa(d)] : prép. ; Pendant / Durant (cf. **E-PAD**)

**PAD / PADAÑ** [pɑ:d-t] [pɑ:də] : [***padout*** 1732] vb. ; Durer / Supporter
**Pe-geid a bado ar jeu-mañ c'hoazh ?!** : Combien de temps ça va encore durer ce bordel ?! *(Plouïe)* ; **An dra-he n'é ket gwraet 'vid padañ** : Ce n'est pas fait pour durer *(Laz)* ; **Opopop ! Bado ket pell, 'h amp ba harne neb-dale !** : Opopop ! Ça ne durera pas longtemps, nous allons vers l'orage sans tarder *(Kleden)* ; **Petram pa 'h eemp da vinad ! Vij(e) ket moien da bad gante !** : Ou-bien lorsque nous allions biner ! On ne pouvait pas tenir à cause d'eux ! *(Skrigneg)* ; **An tan-mouded bade pell 'è, med c'hwezh ar mouded vise ga an dud wechou** : Le feu de tourbe durait longtemps aussi, mais les gens avaient parfois l'odeur de la tourbe *(Brennilis)* ; **Pé vïe aet toud an dour deuh ar pod, bade ket pell an dour** : Quand toute l'eau du pot était partie, l'eau ne durait pas longtemps *(An Uhelgoat)* ; **Med vé ket chañjet kalz ar c'hleier, an dra-s(e) bada pell !** : Mais on ne change pas beaucoup les cloches, ça dure longtemps *(Ponvel)* ; **Bade ket gan ar boan ba e benn** : Il ne tenait pas à cause de sa douleur à la tête *(Lokarn)* ; **Ar mod-se oa ket (e)vid pad** : Ça ne pouvait pas durer comme ça *(Skrigneg)* ; **Med an dra-he oa padet hirroc'h (e)vid mo kontet dec'h ahe pegur, sur a-walc'h, oa padet ar labour-se un eur pe un eur-hanter** : Mais ça a duré plus longtemps que ce que je vous aurais raconté là, puisque, ce travail a sûrement dû durer une heure une heure-et-demi *(Plouïe)* ; **Med lec'h a vé ket erc'hent, ar prosses bad ket !** : Mais là où il n'y a pas d'argent, le procès ne dure pas ! *(Ponvel)* ; **Laret doc'h neus padet tri-c'hant bla deja** : Je vous ai déjà dit qu'il avait duré trois cents ans *(Landelo)* ; **Hag a bade ket, paotr-kaezh, ar mod a zeve** : Et elle ne supportait pas, mon pauvre, la brûlure *(Skrigneg)* ; **Oh ya tantin ! Deus da zeb keit-ha' bado !** : Oh oui tante ! Venez manger tant que ça durera ! *(Landelo)* ; **Med n'é'i ket padet pelloc'h, med n'é ket dre ma faot din-me toud !** : Mais elle n'a pas tenu plus longtemps, mais tout n'est pas de ma faute ! *(An Uhelgoat)* ; **An dornadegou bade ur pemzeg devezh bennaket** : Les battages duraient quinze jours et quelques *(An Uhelgoat)* ; **Laron dit a-peu-prè pe(va)r, pemp pla badont ar mo(d)-se** : Je te dis à peu près quatre, cinq ans qu'ils tiennent comme ça *(Skrigneg)* ; **Oh devet é bet ! Displantet é bet ha ga koat da harz toud ar sowl 'holeiñ an dra-s(e)... Traou ha negn ket padet !** : Oh ç'a été brûlé ! Ç'a été arraché, c'était du bois pour protéger toute la chaume qui couvrait ça... Des trucs qui n'ont pas duré ! *(Kergloff)* ; **Oh na ket ! Pass pad keid-se ! Nann-nann, bremañ bad pelloc'h, med nonn pass kem(ent)-s(e)... Oh ! Memes-tra, eizhte vïe gwraet gantoñ !** : Oh il n'avait pas ! Pas pendant si longtemps ! Non-non, maintenant il dure plus longtemps, mais non pas tant que ça... Oh ! Quand-même, on l'utilisait une huitaine ! *(Plonee)* ; **Ah beñ c'hwec'h la omp bet padet memes-tra, meump gwraet ar chapel en he vezh hag ur chapel gàer é bremañ !** : Eh ben nous avons quand-même tenu six ans, nous avons entièrement refait la chapelle et c'est maintenant une belle chapelle *(Skrigneg)*
- **Karrig a dro a denn bro / Karrig a red na bad ket** : Petite charrette qui tourne tire un pays / Petite charrette qui court ne tient pas (c-à-d. On ne peut pas aller plus vite que la musique) *(Plouïe)*

**PA-DAL** [pa'dɑ.l] : [***padal*** 1992] ad. ; Or

**Pa-dal an dra-he oa pad ar vresel oa komañset an avionou da haloup(ad) war-lerc'h ar boched** : Or c'était pendant la guerre que les avions commèrent à pourchasser les boches *(Skrigneg)* ; **Oh ya ! Pa-dal mijemp keme(d) un hanter devezh-skol** : Oh oui ! Or nous n'avions qu'une demi-journée d'école *(Skrigneg)* ; **Pa-dal oa ket koustet re gér din** : Or ça ne me coûta pas trop cher *(Poullaouen)*

**PADUS** ['pɑ:dyz-s] : [***padus*** 1499] ad. ; Durable / Persistant (-e) / Résistant (-e) / Tenable

**Pé (e)ma tommder vé ket padus 'vid krog anèoñ, med n'out ket kén (me)mes-tra walc'h 'vid passeal lod hañ !** : Lorsqu'il y a de la chaleur, ce n'est pas tenable pour le prendre, mais tu n'es quand-même plus capable de passer certains hein ! *(Speied)*

➢ **Klemmus zo padus** : Toujours malade, jamais mourir (mot-à-mot : Plaintif est durable) *(Ponvel)*

**PÀERON** ['pɛ:rɔ̃n] : [***pazron*** 1499 ; ***paëron*** 1659] n.m. (pl. **-ed** [pɛ'rɔ̃:nəd-t]) ; Parrain (cf. **MÀERONES & TAD-PÀERON**)

**Me 'h ay da glask un dèn just da bàeron da'm vaotr** : J'irai à la recherche d'un homme juste pour devenir le parrain de mon garçon *(Berrien)* ; **Pugur (e)mon 'klask ur pàeron da'm vaotr** : Puisque je suis à la recherche d'un parrain pour mon garçon *(Berrien)* ; **Oh ! Ma vàeron zo e(rr)i ahe ! Hag a (e)ma i wreg (a)ssames gantoñ ha n'anveomp ket 'nèi c'hoazh** : Oh ! Mon parrain est arrivé là ! Et il est accompagné de sa femme que nous ne connaissons pas encore *(Skrigneg)* ; **Me 'h ay da bàeron d'i paotr** : Je deviendrai le parrain de ton garçon *(Berrien)* ; **Meus ket eomm deuc'hwi da bàeron da'm vaotr** : Vous comme parrain pour mon garçon : non merci *(Berrien)* ; **Me oa kontant d'hond da bàeron...** : J'étais d'accord de devenir parrain *(Berrien)* ; **Te 'ho pàeron da'm vaotr** : Tu seras le parrain de mon garçon *(Berrien)* ; **Pudur hemañ oa pàeron daoñ** : Puisque c'était son parrain *(Skrigneg)* ; **Ma vàeron, ur mab da breur ma zad, heñ oa ba'h ar Mans ha oa ba'h an usin lem vije gwraet postou, sete oa deut ur pezh post bras ahe** : Mon parrain, un fils au frère de mon père, il était au Mans et il était dans l'usine dans laquelle on faisait les postes, il vint donc un énorme poste là *(Skrigneg)*

**PAIEN** ['pajən] : [***payen*** 1499] n.m. & ad. (pl. **paianed** [pa'jɑ̃:nəd-t]) ; Païen

**Oh !!!!!! Roet peuc'h !!! Paien mil-milliget ! C'hwi 'h ey war ar beg forc'h an Diaoul (a-)walc'h 'ta, deus an ivern 'h et da zeviñ !!** : Oh !!!!!! Taisez-vous ! Païen mille fois maudits ! Vous irez sur la pointe de la fourche du Diable tiens, vous irez brûler en enfer !! *(An Uhelgoat)* ; **Paien ! Paien ! Heb ene (e-)bed ! Te 'h ay d'an ivern !** : Païen ! Païen ! Sans âme ! Tu iras en enfer ! *(An Uhelgoat)*

**PAJENN** ['pɑ:ʒən] : [***pagenn*** XVI[e]] n.f. (pl. **-ou** [pa'ʒɛnu]) ; Page (feuille)

**Oa ket journalio, oa ket sort e-be(d) ! Na d(a) lenn, na da dreiñ ar bajennou, na da sell deus an imachou na mann e-be(d)** : Il n'y avait pas de journaux, il n'y avait rien ! Ni à lire, ni à tourner les pages, ni à d'images à regarder ni rien du tout *(Skrigneg)*

**PAJENN** ['pɑ:ʒən] : n.f. ; Marche / Degré (cf. **PASENN**)

**PAKAD** ['pakəd-t] : [***pacquat*** 1633] n.m. (pl. **pakajou** [pa'kɑ:ʒu]) ; Pâquest / & Chignon

**Ur pakad labour** : Un paquet de boulot *(Plouïe)* ; **Digasset ganec'h ar pakad-bleud deus ar gard-mañje** : Rapportez le paquet de farine du garde-manger ! *(Poullaouen)* ; **An heñi oa kreñw a save an dra-he ga e vrec'h ha vije rôet ur pakad-butun daoñ ba ar fetou ma teue (a-)benn da sevel (a)naoñ** : Celui qui était fort levait ça à la force des bras et on lui donnait un paquet de tabac dans les fêtes s'il réussissait à le soulever *(Berrien)* ; **Ha ni zeskenne ar parkeier da gerc'h(ad) ur pakad-kafe pe un dra bennaket ar mod-se** : Et nous descendions les champs pour chercher un paquet de café ou quelque chose comme ça *(Lokmarïa)* ; **Ya, me(d) go(ude)-se ar re-h(e) vïe despunet ba-dreñw ahe, vïe un tamm pakad ah(e), p(e)t(r)am vïe gwraet un tamm machin rond ahe ba-dreñw ah(e)** : Oui, mais ensuite on les ramassait en arrière là, y avait un petit chignon là, sinon on faisait un petit machin rond là-derrière *(Kolloreg)*

**PAKADENN** [pa'kɑ:dən] : [***pakadenn*** 1927] n.f. (pl. **-ou** [paka'dɛnu]) ; Liasse / Colis

**Ba e hodell-bruched vije gwelet ur bakadenn-arc'hant war-wel** : Dans sa poche de poitrine, on voyait apparaître une liasse de billets *(An Uhelgoat)*

**PAKAÑ** ['pakə] : [***pacquaff*** 1632] vb. ; Attraper / Capturer / Emballer / Embarquer / Emmailloter / Enrouler

✗ *syn.* : *(attraper, capturer)* ***tapañ*** *(embarquer)* ***ambarkañ, digassed*** *(emmailloter)* ***pakotañ***

◆ Attraper ; **Paket ar grom, ar peuk !** : J'ai attrapé la gourme, la grosse toue ! *(Poullaouen)*

◆ Embarquer ; **Paket oan ganto ur wech é tond d'ar gêr eus ar frikou** : Une fois ils m'ont embarqué en revenant chez moi du banquet *(Ar Fouillez)*

◆ Emmailloter ; **Nann, kar paket mad visegn hañ !** : Non, car ils étaient bien emmaillotés hein ! *(Lokarn)* ; **Bremañ vé ket paket ar vugale kin ha vent ket kamm blam(e)d da se...** : De nos jours on n'emmaillote plus les enfants et ils ne sont pas boiteux pour autant *(Skrigneg)*

◆ Enrouler ; **'Velt ur ganell oa, d'ablam(e)d d'ar gwlan da bakañ war hezh** : C'était comme une bobine, pour que la laine *(Skrigneg)*

➢ **Pakañ ba e joñj** : Se mettre en tête de ; **Setu hemañ paket ba i soñj** : Il se mit donc en tête *(Kleden)*

➢ **Pak ur banne** : Boire un coup *(Pleiben)* ; **Pak ur bac'h** : Boire un coup *(Speied)*

➢ **Pakañ ur c'hastellad** : Prendre une cuite ; **Paket na ur c'hastellad** : Il avait pris une cuite *(Poullaouen)*

**PAKED** ['pakəd-t] : [***pacqet*** 1732] ad. ; Fichu (-e) / Foutu (-e) / & En chignon / fig. (*bien*) Roulé (-e) / (*bien*) Monté (-e)

✗ *syn.* : *(fichu)* ***echu*** *(foutu)* ***kwek***

◆ Fichu (-e) ; **Hezh zo paked-fall, hemañ a gouee ha' oa echu** : Il est mal fichu, il tombait et c'était terminé *(Berrien)*

◆ Foutu (-e) ; **Ya, mad é hag a zo laret dèi eürusamant ha neus diwadet, kar p(anev)er da se oa paked ! Vije bet tomm dèi sur walc'h !** : Oui, c'est bon et on lui a dit qu'heureusement elle a saigné, car sans ça elle était foutue ! Ça aurait très certainement été chaud pour elle *(Skrigneg)*

◆ En chignon ; **Paked hi blew gati !** : Elle a les cheveux en chignon *(Skrigneg)* ; **Sete ar mod-all a vije gad hi blew paked 'ha ! 'Vel é ganemp bremañ** : Et donc sinon elle avait les cheveux en chignon ma foi ! Comme nous maintenant *(Skrigneg)*

◆ (*bien*) Roulé (-e) ; **Merc'hed paked-mad** : Des femmes bien roulées *(Poullaouen)*

◆ (*bien*) Monté (-e) ; **Un dèn paked-mad** : Un homme bien monté *(Poullaouen)*

**PAKOTAÑ** [pa'kotə] : [***pakotañ*** 1992] vb. ; Emmitoufler

**Ya, pakotet vijent** : Oui, ils étaient emmitouflés *(Skrigneg)* ; **Pakotet oa bet ga'r vamm-gozh** : Il fut emmitouflé par la grand-mère *(Skrigneg)* ; **Ah fi ya ! Me(d) se vise red o(be)r popred ! Med sur vise pakotet !** : Ah oui ma foi ! Mais il fallait faire ça en tout cas ! Mais c'est sûr que c'était emmitouflé ! *(Lokarn)*

**PAL** [pal] : [***pal*** 1732] n.m. ; Paume (de la main)

✗ *syn.* : ***kreus***

➢ **Kaoud ur vlevenn ba pal e zorn** : Avoir un poil dans (le creux) de sa main ; **Heñ neus ur vlevenn ba pal e zorn, heñ zo fenaient-brein !** : Il a un poil dans le creux de la main, c'est un sale fainéant ! *(Laz)*

**PAL** [pa:l] : [***par*** 1126] n.m. ; Quartier (de paroisse)

✗ *syn.* : ***bar, deog, kartel, karter, trew***

**Tri bal zo** : Il y a trois quartiers *(Motre)*

**PAL** [pɑ:l] : [***pal*** 1499] n.f. (pl. **-io(u)** ['paljo] ['palju] / **pili** [pi:li]) ; Pelle / Bêche / Pale (de moulin, d'écluse...)

**Alïes vije mesket an ed ga'r bal** : On mélangeait souvent le blé à la pelle *(Plouïe)* ; **Toud ga'r baliou, tud 'vesk ar simant** : Tous à la pelle, des gens mélangeant le ciment *(Brennilis)* ; **Keid oa bet ar re-mañ klask ar palio hag ar pioch** : Pendant qu'ils cherchaient les pelles et la pioche *(Plonee)* ; **Me 'h a d'o(be)r un toull ba'h ar jerdrin ga ma fal hag a'h a da blantañ 'naoñ ahe, den e-bed ouïo mann e-bed, deb e-bed 'h ey da glask !** : Je vais faire un trou dans le jardin avec ma pelle et je vais l'enterrer là, personne ne saura rien, personne n'ira chercher ! *(Skrigneg)* ; **Sè ahe vis(e) keme(d) ur bal ba-tal ar lenn pe ga ur *manivelle* ha c'hwi a dape mod pé c'hoant ha re(n)ket stank(añ) an dour** : Tiens là il n'y avait qu'une pale face au barrage ou à la manivelle et vous preniez selon votre envie et vous deviez barrer l'eau *(Speied)*

➢ **Pal-bech** : Bêche ; **Ur bal-bech da dorriñ ar jardin** : Une bêche pour défricher le jardin *(Lannedern)*

➢ **Pal-chemino** [palʃemino] : Bêche ; **Bremañ zo traou ahe (e)vid ober, med d'ar poent-te ga'n dra-he zo bet gwraet, pugur vise gwel(e)t ar paliou-chimino** : De nos jours on a des trucs pour faire, mais à ce moment-là on faisait avec ça, puisqu'on voyait les bêches *(Brennilis)*

➢ **Pal greus** [pal'grøz-s] : Bêche creuse ; **Heben zo ur bal greus, houmañ zo ur bal da dennañ to(wa)rc'h** : L'autre est une bêche creuse, c'est une bêche pour extraire la tourbe *(Berrien)*

➢ **Pal-torriñ-douar** : Bêche *(Plonee)*

➢ **Pal-vorn** : Pelle à pain (à enfourner) ; **Ur bal, ya añfeñ ur bal-koat, ar bal-vorn vïe laret** : Un pelle, oui enfin un pelle en bois, on disait une pelle à pain *(Lokmarïa)*

➢ **Roiñ bronn d'ar bal** : Paresser (lors d'un travail, s'appuyer sur le manche d'un outil, m-à-m. donner le sein à la pelle) ; **Ar c'hantonierien vije alïessoc'h en o saw 'vid pleget, sete ha reiñ bronn hag a vije ar bal gate tost d'o estomog ahe his-se, 'n o saw... Se zo kaos vije laret : « Gwel(e)t a meus ar c'hantonier reiñ bronn d'ar bal ! »** : Les cantonniers étaient plus souvent redressés que pliés, donc donner le sein et ils tenaient leur pelle près de leur estomac là comme ça, redressés... C'est pourquoi on disait : « J'ai vu le cantonnier donner le sein à la pelle ! » *(Skrigneg)*

**PAL-BEG** [pal'be.g-k] : n.f. ; Bêche

**PAL-TENNAÑ-MOUDED** [pɑ:l'tɛnə,mu:dəd-t] : n.f. ; Bêche à tourbe

**Hoñzh é ar bal-tennañ-mouded sè !** : Tiens ça c'est la bêche à tourbe ! *(Brennilis)* ; **Amañ zo ur bal (e)vid tennañ c'hoazh, med an troad so torret barzh ! An dra-he oa spessial (e)vid tennañ mouded, ar re-he droc'he 'vel ur rasouer** : Ici il y a encore une bêche pour extraire, mais le manche est cassé à l'intérieur ! C'était spécialement pour extraire la tourbe, elles coupaient comme un rasoir *(Brennilis)*

**PAL-TORRIÑ-DOUAR** [pɑ:l'tɔri,duwᵊr] : [***pal torri douar*** 1960] n.f. ; Bêche

**PALAD / PALIÑ** ['pɑ:ləd-t] ['pɑ:li] : [***pala*** 1659 ; ***palat*** 1732] vb. ; Bêcher

**Houmañ zo ur bal da balad ar jerdin** : C'est une bêche pour bêcher le jardin *(Berrien)* ; **Palad an douar** : Bêcher la terre *(Lannedern)* ; **An dou(a)r zo bet palet** : La terre a été bêché *(Lannedern)* ; **N'on ket bet pell 'è lak anaoñ en etad kar, 'vel a laron dit ahe, me vé ket red diñ paliñ** : Je n'ai pas été longue aussi à le mettre en état car, comme je te dis là, il ne m'est pas nécessaire de bêcher *(Skrigneg)*

**PALAD / PALIAD** ['pɑ:ləd-t] ['paljəd-t] : [***palad*** 1732] n.f. ; Bêchée de / Pelletée de

**Vïe daw 'è tap(ed) ur balia'-douar deus kost(e) ar c'hleuñ dé lakad wa'r c'hleuñ ha vis(e) daw rann(añ)** : Il fallait prendre une bêchée de terre du flanc du talus pour mettre sur le talus et il fallait diviser *(Sant-Wazheg)*

**PALARENN / PELERENN** [pa'lɑ:r(ə)n] [pɛ'lɛ̀:rən] : [***palarenn*** 1732] n.f. ; Poêle (à frire)

✗ *syn.* : ***belouer, pêlon*** ; & *cf.* : ***billig***

**Ur belerenn da fritañ traou** : Une poêle à frire *(Poullaouen)* ; **Lak ar balar'nn war an tan** : Mets la poêle sur le feu *(Plouïe)* ; **Ar balar'nn oa war an daol hag ur voutailh oa 'è** : La poêle était sur la table ainsi qu'une bouteille *(Skrigneg)* ; **E(rr)o ar balar'nn war an tan, lak ar vïou ha fritet vïou d'an dud oa ba an ostaliri ha rôet gwin-ardant dê !** : La poêle fut mise sur le feu, on mit les œufs et on fit une omelette aux gens qui étaient dans le bar et on leur donna de l'eau-de-vie *(Skrigneg)* ; **Pa oan yowank 'h een da di ma mamm-gozh ha be-vich pa 'h een vije gwraet galetes ba'r balar(e)nn diñ, oh paot-powr ! Me lar dit me mije hast d'ond !** : Lorsque j'étais jeune, j'allais chez ma grand-mère et chaque fois que j'allais, elle me faisait des galettes à la poêle, oh mon pauvre ! Je peux te dire que j'avais hâte d'aller ! *(Skrigneg)*

➢ **Krampouzh-balar(e)nn** : Crêpes (faites) à la poêle ; **Krampouzh-balar(e)nn da goan** : Des crêpes à la poêle au souper *(Plouïe)*

**PALASTR** ['pɑ:las(tʳ)] : [***palastr*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [pa'lastʳu]) ; Emplâtre (autrefois une pâtée chaude de son mise dans un linge que l'on appliquait sur le torse de *qqn.* qui avait une toux) / & ad. ; Fat / Crâneur (-se)

**Pebezh palas é an den-se !** : Qu'est-ce qu'il est fat cet homme-là ! *(Plouïe)* ; **Soñj meus pé oamp é labourad ur wech mannaket, é tespugn patates, oa deut un dèn da sell deusoutomp, e zoworn ba'n e hodellou, heb lared komz e-bed hag un' deusoutom a houlle : « oc'h ober petra (e)ma ar plalas-mañ ahe ?! »** : Je me rappelle que nous étions en train de travailler, à ramasser les patates, quand un homme vint nous regarder, les mains dans les poches, sans décrocher un mot, et un de nous de demander : « Mais qu'est-ce qu'il fout là celui-là ?! » *(Plouïe)* ; **Pa visen é peukad, ma mamm lake ur palastr war ma feultrin** : Quand je toussais, ma mère m'appliquait un emplâtre sur le torse *(Plouïe)*

**PALASTRENNAD** [pala'strɛnəd-t] : [***palastrennad*** 1992] n.f. (pl. **palastrennajou** [palastrɛ'nɑ:ʒu]) ; Pavé de

**Ur balastrennad douar zo deut da heul ar gwrïou** : Un pavé de terre est venu avec les racines *(Poullaouen)*

**PALAW** [pa'law] : [***patao*** 1992] ad. ; Pataud (-e) / Balourd (-e)

**Ur bale palaw** : Une démarche pataude *(Berrien)*

**PALEREZH** [pa'lɛ:rəz-s] : [***palerez*** 1927] n.m. ; Bêchage

**Daw é pêo ar palerezh** : Il faut payer le bêchage *(Poullaouen)*

**PALES** ['pɑ:ləz-s] : [***palaes*** 1499] n.m. (pl. **palejou** [pa'le:ʒu]) ; Palais / & Brioche

**Làerezh ar pales** : Voler la brioche *(Poullaouen)*

➢ **Pales ar justiss** : Palais de justice *(An Uhelgoat)*

**PALETENN** [pa'lɛtən] : n.f. (pl. **-ou** [palɛ'tɛnu] **paletou** [pa'lɛtu]) ; Palette (de bois & instrument plat, mince et allongé)

**Goude paletennou zo deut divêtoc'h, med boñ d'ar mar(e)-se oa ket kont deus paletennou 'ha !** : Après les palettes sont venues plus tard, mais bon à cette époque-là ma foi on ne connaissait pas les palettes *(Pluskelleg)* ; **Ar wentéres na un dorn ha vis(e) troiet hoñzh ha hoñzh ree a(v)el, paletou oa barzh hag a ree a(v)el** : Le tarare possédait une manivelle que l'on tournait et il produisait du vent, il y avait des palettes à l'intérieur qui produisaient du vent *(Karais)*

**PALIKES** [pa'likəs] : [***palliquet*** 1633] n.f. ; (petite) Pelle

**Ur balikes a vé gwraet deuhouti** : On l'appelle une « palikes » *(Lannedern)*

**PALLEN** ['palɛn] : [***pallenn*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [pa'lɛnu]) ; Couverture

**War ar gwele (e)ma ar pallen** : La couverture est sur le lit *(Plouïe)* ; **Meus bet gwraet soubenn, gwraet ma boued-ar-laezh din ha laket 'nèoñ ba'r gwel(e) neuhe, dindan ar pallen ha set' pé teuer d'ar gêr vïe prest koan ! Ar soubenn jome tomm ba'r gwel(e) hag a gwele vïe tomm gou(de)-se !** : J'ai eu fait de la soupe, je m'étais fait de la soupe de lait et j'avais alors mise dans le lit, sous la couverture et donc quand on venait à la maison, le souper était prêt ! La soupe restait chaude dans le lit et le lit était chaud ensuite ! *(Plonee)*

**PALTO** ['palto] : [***paltoc*** 1499] n.m. (pl. **-iou** [pal'toju]) ; Paletot

✗ *syn.* : ***blouson, mantell, vestenn***

**Lak ho palto dé zarc'hen ar forn !** : Mets ton paletot pour tenir le four ! *(Plonee)* ; **Me(d) neuhe vije gwraet ga stamm, ur gamijolenn vije lar(e)t deus an dra-he ha petramant ur palto vije stampet 'è !** : Mais on faisait alors avec du tricot, on appelait ça un pull-over et sinon on tricotait un paletot ! *(Skrigneg)* ; **Ha hemañ lak e balto ha ba'r forn da boèi(ad) an avalou, devet ar palto ! An avalou oagn ket poazh, sur ! Me(d) ar palto : Devet !** : Et lui de mettre son paletot dans le four pour cuire les pommes, le paletot fut brûlé ! Les pommes n'étaient évidemment pas cuites ! Mais le paletot : Brûlé ! *(Plonee)* ; **An hini nïe c'hoant d'o(be)r ur bragou neve teue ga an danve ha va mamm ree 'nê, pe ur palto pe ur chaossonou pe un tavañcher pe ur chimejetenn pe ur vrozh… Toud ouïe o(be)r !** : Celui qui voulait faire un pantalon neuf venait avec le tissu et ma mère les faisait, ou un paletot, des chaussons, un tablier, une chemise ou une robe… Elle savait tout faire *(Ar Fouillez)*

**PALTRACHER** [pal'traʃər] : [cf. ***palatre*** 1744] n.m. ; Linteau (de porte, fenêtre…)
✗ *syn.* : ***talbenn***
**Hem(añ) é ar paltracher** : C'est celui-ci le linteau *(Laz, Speied)*

**PALUBIÑ** [pa'ly:bi] : [***paluhat*** 1499] vb. ; Briser le lin ou le chanvre *(Karais)*

**PANENN** ['pɑ̃:nən] : [***panenn*** 1499] ad. ; Mal cuit (pain) / Sans levain
➢ **Bara-panenn** : Pain mal cuit *(Poullaouen)*

**PANER** ['pɑ:nər] : [***paner*** 1499] n.f. & n.m. (pl. **-iou** [pa'nɛrju]) ; Panier
**An dra-he oa peus-pounner ga'r paner** : C'était relativement lourd avec le panier *(Laz)* ; **Hag a oa krog an otro-person ba ur penn deuh ar baner ha lak anèoñ ba lost an ti** : Et le recteur crochait dans un bout du panier, et ils le mirent dans le bout de la maison *(An Uhelgoat)* ; **Un doukenn zo ur lestr ugent litr, laket ba ur baner kuit da dorriñ ar gwer, laket vé dour pe chistr barzh, pe traou ar mo(d)-se** : Une dame-jeanne est une bonbonne de vingt litres, mise dans un panier afin d'éviter de casser le verre, on y met de l'eau ou du cidre ou d'autres choses comme ça *(Plouïe)* ; **Med lak aha(n)on ba'r baner !** : Mais mets-moi dans le panier ! *(An Uhelgoat)* ; **Pegur ar baner oa-heñw goullou oa-hañ** : Car le panier était vide *(An Uhelgoat)* ; **Ur mell baner oa ga'r marc'hadour-lousou** : L'apothicaire avait un énorme panier *(An Uhelgoat)* ; **Ha neu'n oa serten oa gall lak anèoñ ba'r baner** : Et il était alors certain qu'on pouvait le mettre dans le panier *(An Uhelgoat)* ; **Med daw dit chikour (a)ha(n)on lak ma vaner, kar ma vaner zo pounner !** : Mais il faut que tu m'aides à mettre le panier, car mon panier est lourd ! *(An Uhelgoat)* ; **Ar baner zo pounner** : Le panier est lourd *(Pleiben)* ; **Setu me yee ga mamm-gozh war-lerc'h ar gouspe(r)ou d'ar sul dé gass (a)nê ga'r baner du** : J'allais donc avec ma grand-mère après les vêpres le dimanche les envoyer munis du panier noir *(Sant-Wazheg)* ; **Dow p(e) tri vi ha vije laket sulamant ba'h ar baner ahe gis-se kichenn toull-an-noñr** : Seulement deux ou trois œufs qu'on mettait dans le panier là comme ça près du pas de la porte *(Skrigneg)* ; **Peus-pounner oa ar paner** : Le panier était relativement lourd *(Laz)* ; **Kar ar merc'hed ba kêr gis-se 'h ee da foar Uhelgoat, alïes 'h ee ur c'hog pe dow ba'r baner, pe ur lapin ha ga'ent tud da brenañ 'nê 'vid kaoud ur tamm gwenneg !** : Car comme ça les femmes allaient à la foire d'Huelgoat, il y avait souvent un coq ou deux dans le panier, ou un lapin et ils trouvaient des gens pour les acheter pour avoir un peu de sous ! *(Berrien)* ; **Ba'r paneriou ahe gis-se oa gantoñ, lakeet paper-dantelezh warne** : Là dans les paniers qu'il avait, recouverts de papier dentelle *(Ar Fouilhez)* ; **A-wichou leus(k)on ar baner gante ha 'h ent d'o(be)r koursou mod-ell ! Ha goude basseon da dapañ 'nèi gante !** : Parfois je leur laisse le panier et sinon ils vont faire des courses ! Et après je passe le leur prendre ! *(Plourac'h)*
➢ **Be karget ar baner** : Avoir un polichinelle dans le tiroir ; **Un tamm karget é i baner dèi / Karget é ar baner** : Elle a un polichinelle dans le tiroir *(Poullaouen)*
➢ **Paner-melchen** : Panier à trèfle ; **Ba'r baner-melchen vïe** : C'était dans le panier à trèfle *(Ponvel)*

**PANERAD** [pɑ̃'ne:rəd-t] : [***panerat*** 1547] n.m. & n.f. ; Panerée / Panier de
**Choukour (aha)naon dé gass ar paner(ad)-traou ahe !** : Aide-moi à apporter le panier de trucs là ! *(Laz)* ; **Matresse vo moien dit da denno ur banerad-sivi diga'n otrou-se !** : Peut-être pourras-tu subtiliser un panier de fraises à ce monsieur ! *(Ar Fouilhez)* ; **Keit e vi krog kontañ koñchennou dèoñ, me 'h ay dre-dreñw damaït ha me dapo ur banerad-sivi** : Tandis que tu commenceras à lui raconter des histoires, tout à l'heure j'irai par-derrière et je choperai un panier de fraises *(Ar Fouilhez)* ; **Oh ! Choñj meus, unan zo koueet sè ba-dreñw ar voger pé oan 'passeal ar panerad !** : Oh ! Je me rappelle, voilà une est tombée derrière le mur lorsque je passais le panier ! *(Ar Fouilhez)*

**PANEVERD / PANAVERD / PANVE / PENVER** [pɑ̃ne'vɛr(d)] [pana'vɛrd] ['pɑ̃n(ve)] ['pɛnvər] [pɛr] : [***paneve*** 1992] prép. ; Sans quoi / Sinon / N'était-ce / Si ce n'était
➢ **Panaverdon** [pana'vɛrdɔn] : Si ce n'était moi
➢ **Panaverdout** [pana'vɛrdut] : Si ce n'était toi
➢ **Panaverdoñ** [pana'vɛrdɔ] [pana'vɛrdɔ̃] : Si ce n'était lui
➢ **Panaverdi** [pana'vɛrdi] : Si ce n'était elle
➢ **Panaverdemp** [pana'vɛrdəmp] : Si ce n'était nous
➢ **Panaverdoc'h** [pana'vɛrdɔh] : Si ce n'était vous
➢ **Panaverdè** [pana'vɛrdɛ] : Si ce n'était eux
**Ah ga(st) ! Ma tenn(et) 'nèi maes penver-se oa bet beuñet barzh** : Ah putain ! Je l'avais sortie sans quoi elle s'y noyait *(Brennilis)* ; **Kar pan(ve)-se den e-bed nïe bet joñj lar nïe bet gwraet an dra-he i-hun** : Car sans ça personne n'aurait pensé qu'il aurait fait ça tout seul *(Kolloreg)* ; **Domaj é n'eus ket voien da vusuliñ panever da**

**se ma gwraet ur bariadenn ganec'h !** : C'est dommage qu'il n'y a pas moyen de mesurer sans quoi j'aurais fait un pari avec vous ! *(Poullaouen)* ; **Me(d) pe-sort mod lod nïent kime ur bugel neuhe ha lod-all nise deg ?! Panve regn un dra mennaket** : Mais comment ça se fait que certains n'avaient alors qu'un enfant et certains autres en avaient dix ?! Si ce n'est qu'ils faisaient quelque chose *(Plouïe)* ; **Pan(eved) se n'ounn ket pe-naos vïe bet kont ahe** : Sans ça je ne sais pas comment ça se serait passé là *(Plouïe)* ; **Sell na bet chañch da bêo i blass ar mo(d)-se, panver da se na ket aes 'è, pugur heñ oa na kemeret hezh in gle 'è** : Il avait donc eu la chance de payer ainsi sa place, sans quoi il n'avait pas non-plus de moyens, puisque c'était lui qui l'avait aussi prise à crédit *(Skrigneg)* ; **Oan bet 'tenn ur plac'h maes un toull ur wech ha' oa koueet ga'r sac'had-mouded ba'n toull, penver oan digoueet ene oa bet beuñet** : Une fois j'avais tiré une femme hors d'un trou, elle était tombée avec le sac de tourbe dans le trou, si je n'étais pas arrivé là, elle se serait noyée *(Brennilis)* ; **Ha me meus bet miser kaoud houzh, kar panever dre ar post amañ meus dalc'h(et) kal(ed), panever se ma ket gouïet ba p(e)-lec'h voa-hi aet** : Et j'ai eu de la misère pour l'avoir car si ce n'est par la poste d'ici j'aurais continué durement, sans ça je n'aurais pas su où elle était allée *(Plonee)* ; **Kar den e-bed, panver nôa skrivet, eh beñ vïe bet soupsonet sur** : Car personne, sans qu'il n'ait écrit, eh ben il aurait été sûrement soupçonné *(Kolloreg)* ; **Ah ya ! Renket a heus dond da di da vugale, te heus mann e-be(d) ! Pe'r da se ha ket bet tamm boued e-bed da zibiñ !** : Ah oui ! Tu as dû venir chez tes enfants, tu n'as rien du tout ! Sans quoi tu n'avais rien du tout à manger ! *(Skrigneg)* ; **Ya, mad é hag a zo laret dèi eürusamant ha neus diwadet, kar p(anev)er da se oa paket ! Vije bet tomm dèi sur walc'h !** : Oui, c'est bon et on lui a dit qu'heureusement elle a saigné, car sans ça elle était foutue ! Ça aurait très certainement été chaud pour elle *(Skrigneg)*

- **Na panve + *vb.*** : Et cela même si ; **Un de(v)ezh, ur wech tre vare vise plijadur à 'hond d(a) haloupad ar vagasinou bras, gwel(ed) traou vraw, na panve vïe ket arc'hant...** : Une journée, une fois le temps on avait du plaisir à aller faire les grands magasins, voir de belles choses et cela même si on n'avait pas d'argent... *(Ar C'hastell-Ne)*

**PANN** [pɑ̃n] : [***pan*** 1911] n.m. ; Panne (draps de velours)

- **(Bragou / Chupenn / Jiletenn) pann-voulous** [pɑ̃n'vu:luz-s] : (Pantalon / Veste / Gilet) de velours ; **Ma bragou pann-voulous** : Mon pantalon de velours *(Plouïe)* ; **Ur chupenn pann-voulous nevez-flamm** : Une veste de velours flambant neuve *(An Uhelgoat)* ; **Oh, med dre-amañ oa chiletennou pann-voulous 'e 'ha ! Med an dra-he oa *tenue de sortie* un tamm !** : Oh ! Mais par ici il y avait aussi des vestes de velours ma foi ! Mais c'était un peu la tenue de sortie ! *(Plouïe)*

**PANNEL / PANNIEL** ['pɑ̃nəl] ['pɑ̃njəl] : [***pan(n)ell*** 1499] n.m. (pl. **pannili** [pɑ̃'ni:li]) ; Pale (d'hélice)

✗ *syn.* : ***spanned***

**Me(d) goud(e)-se, 'benn oa kemer(e)t ar ribout oa pannili barzh, houzh teue founnissoc'h** : Mais ensuite, quand on prenait la baratte à pales, elle venait plus vite (la crème) *(Sant-Wazheg)* ; **Ha setou goud(e)-se 'benn môa chañchet mé ribout neu'ñ, oa un' ga ur panniel barzh, vis(e) trôet** : Et donc ensuite quand j'ai changé alors changé ma baratte, c'était une possédant une pale d'hélice à l'intérieur, qu'on tournait *(Sant-Wazheg)*

**PAÑSÏON / PAÑSÏOUN / PAÑSIOÑ** [pɑ̃'sijən] [pɑ̃'sijun] [pɑ̃sjɔ̃] : [***pansion*** 1499] n.f. & n.m. (pl. **-ou** [pɑ̃'sjɔ̃:nu]) ; Pension

**Peus kim digass paper ha me rey ar goulenn doc'h da gaoud ar pañsïon** : Tu n'as qu'à apporter la paperasse et je ferai la demande pour toi pour avoir la pension *(Kolloreg)* ; **Ar labour oa kaled, gwir é ! Ar bañsïon oa difer(añ)s deuh bromañ** : Le travail était dur, c'est vrai ! La pension était différente de maintenant *(Kleden)* ; **Pé oan yowank oa sterd ar pañsïon memes-tra ! Kuiteo ar gêr...** : Lorsque j'étais jeune, c'était quand-même difficile en pension ! Quitter le foyer... *(Ponvel)* ; **Ha goud(e)-se oan chomet ba'r gêr neu'n, 'houllen ket mond pañsïon kin pell !** : Et ensuite je suis alors restée à la maison, je ne voulais plus aller loin en pension ! *(Ponvel)* ; **Oblijet da zond, pedur goûd a houz(e)s d'ar mar(e)-se oa ket pañsioniou na sort e-bed !** : Obligé de venir, puisque tu sais qu'à cette époque-là, il n'y avait pas de pensions ni rien du tout ! *(Skrigneg)* ; **Oh ya ! Ba'r bañsïon vihen, mé dud oagn ket kap dé bêo ur bañsïon vras, tri oamp (a)ssames ba'r skoul** : Oh oui ! En petite pension, mes parents n'étaient pas capables de payer une grande pension, nous étions trois à l'école en même temps *(Kergloff)* ; **Set' d'an amzeriou, n'ounn ket pe-sort mod oa ar bañsïon (aha)non, me(d) mallezh 'Toue ! Ouele-hi walc'h da Plonee** : Donc à cette époque, je ne sais pas comment était la pension, mais non de Dieu ! Elle pleurait assez Plonévez-du-Faou *(Speied)* ; **Ba'r vakañchou sekouregn un tamm, med pé vïent ba'r skol oagn ket kap da jikour, pegur ar re-he oa in pañsïoun 'è** : Ils aidaient un peu pendant les vacances, mais lorsqu'ils étaient à l'école, il ne pouvait pas aider, puisqu'ils étaient également en pension *(Lokarn)*

- **In pañsïon / In pañsioñ** : En pension ; **Skoul ar seurésed ya, pañsïon oan** : L'école des sœurs oui, j'étais en pension *(Ponvel)* ; **Deut oan in pañsïon an tri bla dow-ugent neuhe oa ket echu ar vresel c'hoazh** : J'étais venue en pension en quarante-trois alors la guerre n'était pas encore finie *(Skrigneg)* ; **Ah beñ neu'n in pañsioñ ya, ah ya** : Ah ben alors en pension oui, ah oui *(Lokarn)*
- **Pañsïon ar bresel** : (la) Pension de guerre ; **Me(d) amañ, 'vi(d) ar vamm-gozh, a na koñfïañs, pugur ar vamm-gozh a na pañsïon ar vresel, sell a ouïe oa kap da bêo** : Mais ici, pour la grand-mère, il avait confiance, puisque la grand-mère avait la pension de guerre, il savait donc qu'elle était capable de payer *(Skrigneg)*

**PAÑSIÑ** ['pɑ̃.si] : [***pansi*** 1834] vb. ; Panser

**Ya, me(d) gwech-ell ar roched fèr(et)-kal(e)d vise gwraet ga traou dru ar mo(d)-s(e), ar reñ-h(e) vise pañset ga traou dru pet(r)a !** : Oui, mais autrefois la chemise à plastron était faite de trucs visqueux comme ça, elles étaient pansées de trucs visqueux comme ça *(Kareis)*

**PANTOUERIÑ** [pɑ̃ntu'eːrə] : [***pantoueriñ*** 1992] vb. ; Pendre (à un pendoir)
**N'é ket bet pell (e)vid pantoueriñ e dreid** : Il n'a pas été long à pendre ses pieds *(Poullaouen)*

**PAOL-GOZH** [pol'goːz-s] : n. pr. ; Le diable (surnom) (cf. **DIAOUL / DIEOUL**)
**Sellet mad pé welefet gwarenn-ar-glô ha' hallefet lared po gwelet Paol-gozh 'h ober e droiou ha pé welefet ar luc'hed, laret (e)ma ar vamm-gozh labourad daoñ gad he bod-beus ha ma klêt ar gurun goude, laret (e)ma Paol gozh (o) hond mell-divell (e)tresseg an ivern ha tan gantoñ ba'n e rèr** : Regardez bien lorsque vous verrez l'arc-en-ciel et vous pourrez dire que vous avez vu ce vieux Paul (diable) faire ses tours, et lorsque vous verrez les éclairs, dîtes que c'est la grand-mère qui le corrige munis de son rameau de buis et si après vous entendez le tonnerre, dites que c'est le vieux Paul qui rentre en vrac en enfer, il avait le feu au cul *(Poullaouen)*

**PAOTR** [po(ː)d-t] [pɔ(ː)d-t] : [***paotr*** 1632] n.m. (pl. **-ed** ['potrəd-t] ['pɔtrɛd-t]) ; Garçon / (mon) Gars
**Me 'h ay da glask un dèn just da bàeron da'm vaotr** : J'irai à la recherche d'un homme juste pour devenir le parrain de mon garçon *(Berrien)* ; **Pugur (e)mon 'klask ur pàeron da'm vaotr** : Puisque je suis à le recherche d'un parrain pour mon garçon *(Berrien)* ; **Ar paotr pihen reflechisse** : Le petit garçon réfléchissait *(Kergrist)* ; **Me 'h ay da bàeron d'i paotr** : Je deviendrai le parrain de ton garçon *(Berrien)* ; **Ur paotr mezhig** : Un garçon timoré, vite intimidé *(Poullaouen)* ; **Houm(añ) blije kalz ar baotred dèi** : Elle aime beaucoup les garçons *(Plouïe)* ; **E baotr neus kemeret ar feurm da-houde** : Par la suite son garçon a pris la ferme *(Plouïe)* ; **Dow baotr ha diw verc'h** : Deux garçons et deux filles *(Berrien)* ; **Am(añ) zo ur paotr yowank ha' neus tap(et) ur lou(a)rn ?** : Ici y a un jeune homme qui a attrapé un renard ? *(Speied)* ; **Mé faotr zo ganet eizh mis war-lerc'h oan digoueet ba'n Amerik** : Mon garçon est né huit mois après que nous arrivâmes en Amérique *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Me ma klêt ma mamm lared lar ar vamm-gozh na nerzh (e)vel ur paotr** : J'avais entendu ma mère dire que la grand-mère avait de la force comme un gars *(Plouïe)* ; **Ur paotr koant** : Un beau garçon *(Plouïe)* ; **Ar paotr heñw oa mad dalc'h-mad, ar plac'h oa fall** : L'homme avait constamment le beau rôle, la femme avait le mauvais *(Plouïe)* ; **Ur paotr lemm da ren ar c'houj** : Un gars vif pour mener l'équipe *(Poullaouen)* ; **(A-)benn-neuhe oa ur paotr yowank koant deuhontoñ** : Pour lors c'était un jeune et bel homme *(Berrien)* ; **Hag ur paotr braw oa 'e** : Et c'était aussi un beau garçon *(Berrien)* ; **Hey ! Paotr, deus (e)ta ! Da vestres zo deut** : Hey ! Garçon, viens donc ! Ta maîtresse est venue *(Plonee)* ; **Ha mum oa seizh a vugale ba'r familh, ur plac'h ha c'hwec'h paotr** [pɔt]**, beb a c'hoar dimp** : Et nous étions sept enfants dans la famille, une fille et six garçons, nous avions respectivement une sœur *(Kalaner)* ; **Pe-mod é marw ar paotr ?** : Comment le garçon est-il mort ? *(Kleden)* ; **Kar ar baotred, (a-)benn mond war-raog (e)vel so gleet, é red dê kaoud ur bann'h dindan o vri** : Car les garçons, avant d'avancer comme il se doit, il leur faut un coup dans le nez *(Plourac'h)* ; **Oh ya ! Ha paotred, paotred vat !** : Oh oui ! Des gars, des gars costauds *(Poullaouen)* ; **Heñw oa ur familh, familh paotred kaled toud !** : Il était d'une famille, une famille de gars très durs ! *(Poullaouen)* ; **Ma vaot(r)ig-powr ! N'ees ket ahe petramed damait c'hwi vo lahet ga'r re-he !** : Mon pauvre petit ! Ne va pas là ou bien tout à l'heure ils te tueront ! *(Landelo)* ; **Deus amañ 'ta paotr (a)ssames ganemp da gemer ur bann'h !** : Viens donc ici mon gars avec nous pour prendre un coup (à boire) *(Skrigneg)* ; **Ha toud an traou oa vall ! Ar baotred oa ket droed da sell deusoute, ar reñ-h(e) oa diaoulou !** : Et tout était mauvais ! On n'avait pas le droit de regarder les garçons, c'étaient des diables ! *(Skrigneg)*

- **Doworn-paotr** : Des mains d'homme ; **Hounn' neus un doworn-paotr** : Elle a des mains d'hommes *(Plouïe)*
- **Galoupéres-paotred** : Coureuse d'hommes ; **Houzh so ur galoupéres-paotred** : C'est une coureuse d'hommes *(Skrigneg)*
- **Ma haotr** [mə'hot] : Mon gars ; **Mad é-heñw, ma haotr !** : Il est bon, mon gars ! *(Kleden)*
- **Ma haotr-kaezh-mañ** [məhɔt'kèzmə] : Mon pauvre ; **Me lar dit ! Ha oa ma mamm 'ho(r)tos... Hag ur frêadenn din !!! Ma haotr-kaezh-mañ !** : Je te le dis ! Et ma mère qui attendait... J'ai pis une fessée !!! Mon pauvre ! *(Skrigneg)* ; **Ah ya-ya ! Tapet oamp bet ! Eh ! Ni oa c'hweet 'ha ! Gwelet mamp ar menu, ma haotr-kaezh-mañ !** : Ah oui, oui ! Nous nous sommes faites avoir ! Eh ! Nous étions soufflées ma foi ! Nous avions vu le menu, mon pauvre ami ! *(Skrigneg)*
- **Ober e baotr fin** : Faire le malin ; **'H o(be)r i baotr fin a ga(v)e daoñ** : Il croyait faire le malin *(Skrigneg)*
- **Paotr a blijadur** : Animateur (*qqn* qui met de l'animation) ; **Ha ma zad oa ur paotr a blijadur hardi !** : Et mon père était un super animateur ! *(Skrigneg)*
- **Paotr-an-ostaliri** : Le tavernier
- **Paotr-ar-laezh** : Collecteur laitier ; **Diwall é e(rr)o paotr-ar-laezh !** : Attention le collecteur laitier arrive ! *(Karnod)*
- **Paotred ar sabrinier** : Les officiers ; **Ofissourien voa kement deusoute, paotred ar sabrinier** : Il y avait tellement d'officiers, les gars aux sabres *(Pleiben)*
- **Paotr-kaezh** [pɔt'kèːz-s] : Pauvre (type) / Mon pauvre ; **Oh ! Ahe zo un ti ha ar paotr-kezh den zo mar(w) !** : Oh ! Il y a là une maison et le pauvre homme est mort ! *(Plourac'h)* ; **Sete oa aet hag a oa deut (e)n-ur skrijal, paotr-kaezh, war hi c'his !** : Elle alla donc et elle revint en criant, mon pauvre, sur ses pas ! *(Skrigneg)* ; **Mod-all nijent torret tou'n traou, ar re-he lampe partoud, paotr-kaezh !** : Sinon ils auraient tout cassé, ils sautaient partout, mon pauvre ! *(Skrigneg)*
- **Paotr-kozh** : Épouvantail ; **Goûd a rit gwech-all vis(e) gwraet ur paotr-kozh, ur bragou kozh, heñ vé bouret plous ha-traou...** : Tu sais, autrefois on faisait un épouvantail, un vieux pantalon bourré de pailles et autres... *(Laz)*
- **Paotr mad** ['pɔːd 'mɑːd-t] [pɔ'mɑːd-t] : Bon garçon
- **Paotr manket** : Garçon manqué ; **Hoñzh so ur paotr manket ! Ur pilpaotr** : C'est un garçon manqué ! *(Ponvel)*
- **Paotr mat** [pɔt'mat] : (un) Costaud / (un) Dur
- **Paotr-merc'hed** : Un homme à femmes ; **Hezh so ur paotr-merc'hed** : C'est un homme à femmes *(Skrigneg)*

- **Paotr-plous** : Homme de paille ; **Ha hañw 'h o(be)r ur paotr-plous hag a lakad 'naoñ barzh beg e skuberr(e)nn, ur pezh paotr-plous kara ! Ga dowlagad daoñ, un tok kara !** : Et il commença à confectionner un homme de paille et le mis au bout de son balai, un énorme épouvantail n'est-ce pas ! Possédant deux yeux et un chapeau n'est-ce pas ! *(Skrigneg)*
- **Paotr-powr** : (mon/ma) Pauvre ; **Oh ya paotr-powr** : Oh oui ma pauvre *(Plouïe)* ; **Ah fei (ya) hat paotr powr !** : Ma foi (oui) alors ma pauvre *(Landelo)*
- **Paotr yowank !** [po'jɔwãŋ-k] : P'tit gars (se dit à une femme ou à un homme) ; **Oh pô' yowank ! Joñj un tamm 'ta ! Mallezh Toue !** : Oh p'tit gars ! T'imagines un peu donc ! Nom de Dieu ! *(Karais)*
- **Paotr yowank-kozh** (pl. **paotred -**) : Vieux garçon / Vieux célibataire *;* **Hezh zo paotr yowank-kozh** : C'est un vieux célibataire *(Berrien)* ; **Ar baotred yowank-kozh oa gleet teuñvañ 'nê toud d'o(be)r lard du !** : (hum.) Les vieux célibataires, il fallait tous les fondre pour en faire du cambouis ! *(Laz)*

**PAOTR-AR-CHISTR / PAOTR-AR-JISTR** [potar'ʃistʳ] [potar'ʒistʳ] : n.m. (pl. **paotred-ar...** ['potrədar,(ʃ/ʒ)istʳ]) ; Cidrier / & Personne habituée à faire du cidre

**Àr-lerc'h paotred ar jistr zo 'c'hoa(r)i ga barrikennou kozh aboe pe-geid so biskoazh...** : Alors que les gars qui font du cidre s'amusent avec de vieilles barriques depuis une éternité *(Laz)*

**PAOTR-AR-MOC'H** [pota(r)'moɦ] : [***pautr ar moc'h*** 1659] n.m. (pl. **paotred-ar-moc'h** ['potrədar,moɦ]) ; Porcher

✗ *cf.* : ***moc'h***

**Paotred-ar-moc'h zo kaos sterd(añ) o fweskennou, me hag ar re-all, vé prenet nintra kin...** : Il est question pour les porchers de serrer les fesses, moi et les autres, plus rien n'est acheté... *(Lannedern)*

**PAOTR-BAPEUR** [pot'ba.pər] : n.m. ; Entrepreneur de battage

**Ha ma zad din-me oa ar paotr-bapeur** : Et mon père à moi était l'entrepreneur de battage *(Skrigneg)*

**PAOTR-BI(HA)N / PAOTR-PIHAN** [poːt'pijən] [poːt'pjɑ̃n] : n.m. ; Petit-fils / Petit garçon / **PAOTRIG-BI(HA)N / PAOTRIG-PIHEN** ['poːtig'bijən] ['poːtik'pijən] : n.m. ; Tout petit (terme affectueux)

**Sete voa he faotr bi(he)n assames gati c'hoari kanetenn war ar lor-zi** : Son petit-fils était donc en sa compagnie jouant aux billes sur le sol de la maison *(Plonee)* ; **Ah ma faotrig bi(he)n** : Ah mon tout petit *(Plonee)* ; **Me zo hond da gaoud ur paotr pihen pe ur plac'h vihen !** : Je vais avoir un petit garçon ou une petite fille ! *(Sant-Hern)* ; **Mé vaot'ig-pihen ! Me 'h a da roiñ un dra dit pugur c'hwi zo bet mad deusoudon !** : Mon p'tit gars ! Je vais te donner quelque chose puisque tu as été bon envers moi ! *(Landelo)* ; **Med, oh o(be)r petra (e)moc'h ahe ma haotr-pihen ?** : Mais, que faites-vous là mon petit gars ? *(Kleden)* ; **Ah ma vaotrig-bihen, o c'hoa(r)i petra (e)moc'h ahe ?** : Ah mon tout petit, à quoi jouez-vous là ? *(An Uhelgoat)*

**PAOTR-DEÑVED** [po'dɛ̃ːvəd-t] : [***pautr an dêved*** 1732] n.m. ; Berger

**Ya-ya, med veh ket lesket dond ga ur paotr-deñved !** : Oui-oui, mais on ne vous laissera pas aller avec un berger *(Landelo)* ; **Hag ar patroñ, an otro vïe fougeet gwel ar paotr-deñved tond d'ar gêr ga e deñved** : Et le patron, le monsieur était fier de voir le berger venir à la maison avec ses moutons *(Landelo)*

**PAOTR-SAOUT** [po'sɔwt] [pɔ'sɔwt] : [***pautr ar saout*** 1659 ; ***pautr-saout*** 1834] n.m. (pl. **paotred-saout** [pɔtrɛ'sɔwt]) ; Vacher / & par ext. Poste (& fil) de clôture électrique

**Ah eo ! Ar saout 'h ee da làerezh ha neuhe oa ket paotr-saout na traou gis-se ha vïe ar vugale vije kasset da ziwoul ar saout, pé vïe ket skol** : Ah si ! Les vaches allaient voler, il n'y avait alors pas de fil électrique ni de choses comme ça, c'étaient les enfants qu'on envoyait garder les vaches, lorsqu'il n'y avait pas école *(Berrien)* ; **Ha nin vïe 'tiwall ar saout ! Pugur d'ar mar(e)-te oa ket paotr-saout (e-)bed ! Nin oa ar paotr-saout ! Ha vïemp pad 'n de toud 'tiwall ar saout ba'r parkeier** : Et nous gardions les vaches ! Puisque à cette époque il n'y avait aucune clôture électrique ! C'était nous les vachers ! Et pendant toute la journée nous gardions les vaches dans les champs *(Plonee)* ; **Ni zo bet paotred-saout ha merc'hed deuh ar skol neuhe lem vije kalz (a) vugale vijent kontant d'hond da blam da gaoud un dra bennaket 'e ha un' neubeutoc'h war ar boued** : Nous avons été des vachers et alors les filles de l'école, là où il y avait plein d'enfants, étaient contentes d'aller afin d'obtenir aussi quelque chose et un de moins sur la nourriture *(Berrien)*

**PAPER** ['papər] : [***paper*** 1499] n.m. (pl. **-iou** [pa'perju] **papiriou** [pa'pirju]) ; (du) Papier / Paperasse

**Na ket ar paperiou ma goullet gantoñ** : Il n'avait pas les papiers que je lui avais demandé *(Kolloreg)* ; **Ah yeo ! Damai ma despugnan ma baper damai** : Ah si ! Tout à l'heure si je ramasse mon papier *(Berrien)* ; **Pi(g)ur oa war ar paperiou, an dra-he oa skriv(et) war 'r paper 'è** : Puisque c'était sur les papiers, c'était aussi écrit sur le papier *(Sant-Wazheg)* ; **Se zo kaos a laron war ar paper vé braw merkañ ar pezh a vé c'hoant !** : C'est pourquoi je dis que sur le papier, c'est facile de marquer ce qu'on veut ! *(Skrigneg)* ; **Med (a-)benn oa gwraet hor joñj oa daw domp gortos ur bla peu-prè (e)vid ober toud hor faperiou** : Mais d'ici à ce que nous nous soyons décidés il nous fallait attendre a-peu-près un an pour faire tous nos papiers *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Peus kim digass paper ha me rey ar goulenn doc'h da gaoud ar pañsïon** : Tu n'as qu'à apporter la paperasse et je ferai la demande pour toi pour avoir la pension *(Kolloreg)* ; **Oa ket bet pell lar oa gouïet heñ ! Oa deut mé moer(e)b dé zigass e baperiou d'ar yont(r) oa amañ 'choukour** : Ça ne mit pas longtemps à être su hein ! Ma tante était venue apporter ses papiers à mon oncle qui était ici à aider *(Laz)* ; **D'ar marïou-te pé vije cheñchet person ba ur barres leske war un tamm paper petramed lare d'an heñi teue da ramplass (a)naoñ petra nije d'o(be)r** : À ces époques-là lorsqu'on changeait de recteur dans une paroisse il laissait un bout de papier ou bien il disait à celui qui venait le remplacer ce

qu'il avait à faire *(An Uhelgoat)* ; **Aet an hucher ba'n oto ga i baperiou** : L'huissier partit dans son auto avec ses papiers *(Kleden)* ; **Med pugur na gwraet e bapiriou p(a) oa ganet hezh-bihen, ma breur, oa liberet** : Mais puisqu'il avait fait ses papiers à la naissance du petit, mon frère, il fut libéré *(Karnod)* ; **An hañi oa pevar vugwale vije liberet ! Ma vije bet i bapiriou in roud** : Celui qui avait quatre enfants était libéré ! Si ses papiers avaient été en cours *(Karnod)*

- **Paper-dantelezh** : Papier dentelle ; **Ba'r paneriou ahe gis-se oa gantoñ, lakeet paper-dantelezh warne** : Là dans les paniers qu'il avait, recouverts de papier dentelle *(Ar Fouilhez)*
- **Paper en-dro da *udb.*** : *qqchose* enveloppé de papier ; **Med ar re-he vïe paper en-dro dê ! Reou-rond ha vïe digasset bep a damm d'ar vigwale ar mod-se hag e 'h ee-hègn d'ambroug o mamm** : Mais ils étaient enveloppés de papier ! Des ronds et on apportait un peu à chacun des enfants comme ça et ils allaient accompagner leur mère *(Kolloreg)*
- **War (a)r paper** : Sur papier ; **War (a)r paper vïe lakeet pris ar gwinizh ha prij ar c'hig** : On mettait le prix du blé et le prix de la viande sur papier *(Sant-Wazheg)*

**PAPRED / PEPRED / BEPRED / BOPRED / POPRED** [pa'prɛd-t] [(p/b)e'prɛd-t] [(b/p)o'prɛd-t] ['bopəd-t] : [***pepret*** 1499] ad. ; Toujours / En tout cas / Du moins

**Papred oc'h ober droug !** : Toujours à faire des bêtises ! *(Plouïe)* ; **(E)vel a vé gwraet bremañ papred** : Comme on fait toujours à l'heure actuelle *(Skrigneg)* ; **Lar ar richenn papred** : (De ce que) dit la légende en tout cas *(Landelo)* ; **Pell ! Ah ya ! Ar bla-s(e) oa bet pell popred !** : Longtemps ! Ah oui ! Cette année ça dura longtemps en tout cas ! *(Lokarn)* ; **Med ar bara zo barzh papred ! Neus ket deb(et) i voued (a)nèoñ !** : Mais le pain est toujours à l'intérieur ! Il n'a pas mangé sa nourriture ! *(Kolloreg)* ; **Lar papred !** : Dis toujours ! *(Landelo)* ; **Med bopred oè kondaonet ar plac'h yowank-mañ da pemp pla warn-ugent ba'r galïou** : Mais malgré tout cette jeune femme fut condamnée aux galères pour vingt-cinq ans *(Kergrist-Moelou)* ; **An dra-he oa bet ataw ha' zo papred mechañs** : Ça a toujours existé et ça existe probablement encore *(Plouïe)* ; **Tapet bep a chopinad jistr bop(r)ed !** : Prenez chacun une choppe de cidre en tout cas ! *(Kergrist)* ; **Popred (e)ma e-gis-se !** : C'est toujours pareil ! (ça n'a pas changé) *(Ponvel)* ; **Sete vise skarzhet ar c'hraier a-raog vise (a)n de kentañ 'r bla papred** : On vidait donc les crèches avant le jour du premier de l'an *(Speied)* ; **Pass keme(nt)-se papred** : Pas tant que ça en tout cas *(Pleiben)* ; **Ha (e)mañ ar C'host-er-c'hoat barzh ha (e)mant popred ba ar Poher** : Et c'est le Kost-er-c'hoat et ils sont toujours dans le Poher *(Plourac'h)* ; **Bet papred ha dàet war i gis de Gleden de di mé dad** : Allé en tout cas, et revenu sur ses pas à Cléden chez mon père *(Kleden)* ; **Kaol-moc'h, papred zo, re zo papred !** : Du rumex, il y en a toujours, il y en a toujours trop ! *(Plouïe)* ; **Med espliket vije ar jeu demp, med du-mañ vije gwraet papred** : Mais on nous expliquait la situation, mais chez moi on fait en tout cas *(Skrigneg)* ; **Ya, med n'é ket debet popred** : Oui, mais ce ne fut pas mangé pour autant *(Skrigneg)* ; **An dra-se zo bopred, añfeñ pass kin !** : Il y a ça toujours, enfin plus maintenant ! *(Lokarn)* ; **Ya, papred é aes a-walc'h 'h o(be)r, me(d) gwich-all oa ket disk(ed) an dud, sell nagn ket bet gwel(e)t traou mo(d)-se na machin…** : Oui, c'est toujours à faire, mais autrefois les gens n'étaient pas instruits, ils n'avaient donc jamais vu de trucs comme ça ni machin, ni… *(Skrigneg)*

- **Dïannañ papred** : En tout cas ; **Me ma ket gouïet dïannañ papred** : En tout cas, moi je n'avais pas su *(Skrigneg)*
- **Forz papred** : À chaque fois / Tout le temps
- **Papred ha papred** : Encore et encore ; **Sete dalc'he an traou papred ha papred** : Voici que ça continuait encore et encore *(Plouïe)*

**PAR** [pɑ:r] : [***par*** 1519] ad. & n.m. ; Pareil (-le) / Apparenté (-e) / Pair / Semblable

**Voa ket par din (e)vid sklapañ mein deus rèr ar chach !** : Il n'y avait pas mon pareil pour jeter des pierres au cul des chiens *(Pleiben)*

- **Par-an-ujen-greñvet** : Incapable (l'égal d'un bœuf crevé)

**PAR** [pɑ:r] : [***par*** 1732] ad. ; Fixe / Fixé (-e) / Scotché (-e) (fig.)

**Ha hem(añ)-all, ar marc'hadour-saout, oa ene papred, par war an ilis !** : Et l'autre, le marchand de vaches était toujours là, fixé sur l'église ! *(An Uhelgoat)*

- **Chom mantret-par** : Rester fixé et consterné ; **Oa chomet-eñ mantret-par war ar re-he !** : Il était resté fixé et consterné sur eux ! *(An Uhelgoat)*
- **Chom par war** : Rester scotcher sur : **Chomet oun par war an tele** : Je suis resté scotché sur la télé *(Plouïe)*

**PARADOS** [pa'rɑ:dəz-s] : [***baradoes*** XVI[e] ; ***barados*** 1659] n.f. ; Paradis

**Ganin-me (e)ma alc'hwe ar barados** : Je détiens la clef du paradis *(Berrien)* ; **Ar barados fin ho teiou, mar be bolonte Doue** : Le paradis à la fin de vos jours, si Dieu le veut *(Poullaouen)* ; **Blavezh mad a souetan dec'h, yec'hed ha prosperite hag ar barados ba fin ho puhe** : Je vous souhaite une bonne année, santé et prospérité, et le paradis à la fin de votre vie ; **Naw-c'hant-n(a)onteg-ha-pe(va)r-ugent miliïon march 'benn mond d'ar barados ! Ha neuhe vé ket gwraet (ne)med un' bemde** : Neuf-cent-quatre-vingt-dix-neuf millions de marches pour aller au paradis ! Et alors on n'en fait qu'une par jour *(Plouïe)* ; **Marw é-heñw, bremañ er barados !** : Il est mort, il est maintenant au paradis *(Plouïe)* ; **Ha fei ! Oh goullet un dra menneket gwelloc'h evi(d)-se memes-tra ! Goullet ar barados 'vit hou ine !** : Ah ma foi ! Oh demandez quelque chose de mieux que ça quand-même ! Demandez le paradis pour votre âme ! *(Kergrist)*

**PARDA'I** [par'dɑ:j] : Début de soirée / Fin d'après-midi (à partir de 17 h.) (cf. **ABARD'HE**)

**PARALISAÑ** [para'li:zə] : [***paralisañ*** 1992] vb. ; Paralyser

**Ha bremañ neuhe, an hini kozh, pé na bet un atak, oa aet da vall, paraliset oa bet un tamm** : Et alors maintenant, le vieux, lorsqu'il eut une attaque, il déclina, il fut légèrement paralysé *(An Uhelgoat)*

**PARAÑ / PARIÑ** ['pɑ:r(ə/i)] : [***paraff*** 1499] vb. ; Fixer / Briller

**Par' ra an heol** : Le soleil brille *(Plouïe)* ; **Ha neuhe na paret e zowlagad war'naoñ** : Il fixa alors son regard sur lui *(An Uhelgoat)* ; **Parañ ar goutell deus an ar** : Fixer le coutre à la charrue *(Speied)* ; **Braw-(a)bominabl é an amzer ! 'Ma an heol 'pariñ ha tomm kenañ !** : Il fait un temps superbe ! Le soleil brille et il fait super chaud ! *(Skrigneg)* ; **Par(añ) ur c'harr war un tu** : Fixer une charrette sur un côté *(Speied)* ; **Ar glaw 'h o(be)r, an heol 'pariñ, ar saout 'vreskenn ba Men'-Ar'** : La pluie qui tombe, le soleil qui brille, les vaches qui s'excitent dans les Monts d'Arrée *(Laz)* ; **C'hwi bare ur c'harr war un tu ha c'hwi bassee just ga'r goutell ! Sete c'hwi bare ar goutell da zalc'h houzh, set' droc'heh 'nèi** : Vous fixiez la charrette sur un côté et vous passiez juste avec le coutre ! Vous fixiez donc le coutre pour la tenir, donc vous la coupiez *(Speied)*

**PARDON** ['pardɔ̃n] [pɑ:rn] : [***pardon*** 1499] n.m. (pl. **-iou** [par'dɔ̃nju]) ; Pardon (& fête religieuse)

**Pardon-Pêr, a-bred é heñ !** : Le pardon de Saint-Pierre, c'est tôt hein ! *(Plouïe)* ; **Pardon Plouïe é fin mis-eost** : Le pardon de Plouyé est la fin du mois d'août *(Plouïe)* ; **Barzh mis-ar-voennou (e)ma pardon Gwerliskin 'è** : Au mois de juillet c'est aussi le pardon de Guerlesquin *(Skrigneg)* ; **Da zevezh pardon Berrien ma gwelet un dèn dislavanked** : À la journée du pardon de Berrien j'ai vu un homme dégingandé *(Plouïe)* ; **Ale bon ! Ha goude 'benn (d)issul (e)ma pardon Berrien** : Allez bon ! Et après c'est le pardon de Berrien dimanche *(Skrigneg)* ; **Pardon ma zad ! Me meus lâet ma breur, c'hwi a ray deuhoudon ar pezh peus c'hoant** : Pardon mon père ! J'ai tué mon frère, vous ferez de moi ce que vous voulez *(Lokered)* ; **Gwraet mamp ar pardon kentañ hag oa ar bannielou deus ar parrochou war-dro hag oant deut** : Nous avions fait le premier pardon et il y avait des bannières des communes alentours, ils étaient venus *(Skrigneg)* ; **Oh ! An dra-s(e) zo ur pardon bras heñ !** : Oh ! C'est un grand pardon hein ! *(Ponvel)* ; **Oagn bet ba ur par(do)n bennaket ha oagn aet d'ar gêr 'dreus kartel, dre un hent kozh bennaket** : Ils allèrent dans un pardon quelconque et allèrent à la maison via un raccourci, par un vieux chemin quelconque *(Plonee)* ; **An dud valee war-droad petramant a 'n-im ga(v)e 'vid mond d'ar voar pe mond d'ur pardon bennaket, med ar re-he oa ba'r vro !** : Les gens marchaient ou-bien se retrouvaient pour aller à la foire ou à un pardon quelconque, mais ils étaient du coin ! *(Lannedern)*

- **Echu pardon Bolazeg !** : J'ai fini ! (m.-à-m. fini le pardon de Bolazec, se dit quand on a fini de manger par ex.) ; **Echu pardon Bolazeg** : J'ai fini ! *(Karnod)*
- **Pardon an amann** : Pardon du beurre ; **Ar C'hrann, ba Speied, pardon an amann** : Le Crann, à Spézet, le pardon du beurre *(Laz)*
- **Pardon an neñw** : Pardon des cieux (Huelgoat) ; **Fenoñs 'ma par'n an neñw** : C'est aujourd'hui le pardon des cieux *(Plouïe)*
- **Pardon ar pikou** : hum. Campagne de vaccination (au bourg) *(Pluskelleg)*

**PARDONIÑ** [par'dɔ̃:nə] : [***pardouniff*** 1632] vb. ; Pardonner / Gracier / Excuser

**Ha vije pardonet ma vije penvidig** : Et il était excusé s'il était riche *(Plouïe)* ; **Ar person zo pardonet** : Le recteur est pardonné *(Landelo)* ; **Sè oa *pas* pardon(et) ar mo(d)-s(e) !** : Donc ce n'était pas pardonné comme ça ! *(Speied)* ; **Med ur wech a bard(o)nin ahan(ou)t ! Med diw wech vin ket pitied !** : Mais je ne te pardonnerai qu'une seule fois ! Mais deux fois je serai sans pitié ! *(Berrien)* ; **Sete oa pardonet hezh** : Il fut donc pardonné *(Landelo)* ; **An dra-he n'eus ket nintra e-bed da bardono !** : Ça il n'y a rien à pardonner ! *(Lokered)* ; **Heus kemed kass aha(n)on benn e(m)berr d'ar sinema, sete ar mod-se da ziveañ neuhe a bardonin dit !** : Tu n'as qu'à m'amener ce soir au cinéma, ainsi au final je te pardonnerai ! *(Skrigneg)*

- **D'e bardoniñ** : Paix à son âme (à lui) ; **Hag mamañ, d'he fardon', a vïe lakeet pri deuh ar prad en-dro dèoñ toud ha ba-dreñw a leske un tamm toull blam d'ar moged d'ond !** : Et maman, paix à son âme, mettait de la boue du pré autour de lui et elle laissait à l'arrière un petit trou pour que la fumée passe ! *(Kolloreg)*

**PAREDAÑ / PAREAÑ** [pa're:(d)ə] : [***parediff*** 1499] vb. ; Constiper

**PAREO / PAREIAÑ** [pa'rew] [pa'rejə] : [***parea*** 1732] vb. ; Guérir

**Pe-naos feus gwraet neuhe 'benn pareo 'nèi pe 'h ober dèi da ve gwelloc'h ?** : Comment as-tu fait alors pour la guérir ou pour la faire aller mieux ? *(Ar Fouillez)* ; **Re divêd oc'h deut da glask aha(n)on, n'on ket (e)vid pareiañ (a)ha(no)h** : Vous êtes venu me voir trop tard, je ne peux pas vous guérir *(Berrien)* ; **Pareiañ a ree an dud hat, pareiañ a ree kalz !** : Et il guérissait les gens, il en guérissait beaucoup ! *(Berrien)* ; **Pareet voa o bes ha toud ar voutik dê deuzhtu** : Son doigt fut guéri et tout le bordel de suite *(Plonee)* ; **Oa ket bet (e)vi(d) pareiañ an dud toud 'e** : Il ne pouvait pas guérir tout le monde non-plus *(Berrien)* ; **Ma barees ma merc'h din, me rey un ti kàer dit ha' meus ah(e) !** : Si tu guéris ma fille, je te donnerai une belle maison que j'ai là ! *(Berrien)* ; **Matresse hallin pareiañ (a)nèi** : Peut-être pourrai-je la guérir *(Berrien)* ; **Neuhe a bareo** : Alors il guérira *(Berrien)* ; **Bloñsadur un dèn kozh ne barev ket** : La blessure d'un vieil homme ne guérit pas *(Poullaouen)* ; **Pé oagn parêt oagn aet d(a) chacheal neuhe !** : Lorsqu'ils furent guéris ils partirent alors chasser ! *(Landelo)* ; **Ha laket un tamm goulou dindan e vri, med ma barev an dud ar mod-se vé founnus heñ !** : Et on lui mit une petite lumière sous le nez, mais si les gens guérissent comme ça c'est rapide hein ! *(Landelo)* ; **Sete teue ket an dud en-dro kin, sete mechañs vïent bet pareet ahe** : Donc les gens ne revenaient plus, donc probablement qu'ils avaient été guéris *(Sant-Wazheg)* ; **Oa ket bet daw dèoñ na iviñ na debiñ deuhoutoñ, oa pareet !** : Il ne dût ni boire ni en manger qu'il fut guéri ! *(Lokered)*

**PARFED** ['parfəd-t] : [***parfet*** 1499] ad. ; Parfait / De bonne constitution / Solide sur ses jambes / Pleine (lune)

**Heñw oa ket parfed a-walc'h, aet é (a-)raog e dro** : Il n'était pas d'assez bonne constitution, il est parti prématurément *(Skrigneg)* ; **Hezh zo un dèn kreñw, un dèn parfed hezh neus stoket nintra e-bed war'naoñ gwech e-bed** : C'est un homme fort, un homme de bonne constitution et rien ne l'atteint jamais *(Plouïe)* ; **N'é ket mann sur e-bed, mann parfed e-bed na vé kime klask troiou ha distroiou ha n'ounn ket petra** : Il n'est sur de rien, rien n'est jamais parfait il ne fait que des tours et des détours et je ne sais quoi *(Plouïe)* ; **N'é ket gwal barfed** : Il n'est pas solide sur ses jambes *(Poullaouen)* ; **Med an de-ell, pé oa-hi parfed oan 'sell ahe, oa-hi rond ha braw ha kàer ma sell(e)d, 'vel form un dra m(e)nneket ree-hi, med oan ket walc'h 'vid goûd pet(r)a oa** : Mais l'autre jour, lorsqu'elle était pleine (la lune), je regardais là, elle était ronde et belle, j'avais beau regarder, elle faisait comme une forme quelconque, mais je n'arrivais pas à savoir ce que c'était *(Kareis)*

**PARIADENN** [pa'rjɑːdən] : [***pariadenn*** 1970] n.f. (pl. **-ou** [parja'dɛnu]) ; Pari

**Domaj é n'eus ket voien da vusuliñ panever da se ma gwraet ur bariadenn ganec'h !** : C'est dommage qu'il n'y a pas moyen de mesurer sans quoi j'aurais fait un pari avec vous ! *(Poullaouen)* ; **Lod a ree ar bariadenn, memes o zreid, o dowdroad ba ur sailh 'vid sevel ar berchenn c'hoazh** : Certain faisait le pari, même leurs pieds, leur deux pieds dans un seau pour lever la perche encore *(Berrien)* ; **Gwraet ur bariadenn ma-keres !** : Fais un pari si tu préfères ! *(An Uhelgoat)* ; **(E)vid ho(be)r pariadennou (e)vi(d) sevel an dra-he ga o brec'h** : Pour faire des paris pour lever ça à la force des bras *(Berrien)*

**PARÏOU** [pa'riju] : [***paria*** 1878] vb. ; Parier

**Me meus sort e-bed da barïou !** : Je n'ai rien du tout à parier *(An Uhelgoat)* ; **Ha trous a oa ! Trous a oa ! Laket oa penn un' mennaket da barïañ !** : Et il y avait du bruit ! Du bruit ! La tête d'une personne était mise en pari ! *(Lokered)* ; **On ba(r)i vanke kalz, pounneroc'h (e)vid ar bar(a) ! Moa bet miser dond en-dro** : Je parie qu'il manquait beaucoup, plus lourd que le pain ! J'avais eu de la misère pour revenir *(Pleiben)*

- **'H an pa'i** : Je vais à parier (que) ; **'H an pa'i houzh zimeo ket (a)nèi !** : Je vais à parier qu'elle ne se fiancera pas *(Plonee)*
- **Me ba'i / Mem ba'i / Ba'i** : Je te parie / Il me semble / Je crois... ; **Ar lou(a)rn ba'i ra 'è** : Il me semble que le renard le fait aussi *(Laz)* ; **Oh ! Homañ, kasimant-sur, yey da seures me bai** : Oh ! Elle, c'est quasiment sur, je te parie qu'elle deviendra sœur *(Plonee)* ; **Ar ho wel ket 'nèi ba'i ha klêo ba'i ra ket 'nèi 'è** : Je crois que la taupe ne voit pas et je parie qu'elle n'entend pas non-plus *(Laz)* ; **Bar(a), un tamm kig-sall ha mem ba(r)i vije ur banne-kafe pe chistr** : Du pain, un peu de lard et je parie qu'il y avait un coup de café ou de cidre *(Pleiben)* ; **Pad ar bresel, m'bai, vïe brakon(e)t 'è... Pad ar bresel oa leun ged(o)n toud !** : Pendant la guerre, je parie qu'on braconnait aussi... Pendant la guerre c'était rempli de lièvres ! *(Speied)*

**PARISÏAN** [pari'ziːən] : [***Parizian*** 1910] n.m. (pl. **-ed** [pari'zjɑ̃ːnəd-t]) ; Parisien **/ PARISIANES** [pari'zjɑ̃ːnəz-s] : [***Parizianez*** 1945] n.f. (pl. **-ed** [pariziɑ̃'neːzəd-t]) ; Parisienne

**Memes-tra ! Eh ! Vé ar Barisianed toud lar** : Quand-même ! Eh ! Tous les Parisiens disent *(Skrigneg)*

**PARK** [park] : [***parc*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['parku] **-chou** ['parkʃu] / pl. indéf. **parkeier** [par'kɛjɛr]) ; Champ

**Ar park n'é ket doc'h !** : Le champ n'est pas à toi ! *(Speied)* ; **Ba'r parkeier vis(e) ed, gwinizh, kerc'h, legumaj, pitrabes, chounai ha melchen** : Dans les champs il y avait des céréales, du blé, de l'avoine, des légumes, des betteraves, des choux-navets et du trèfle *(Ponvel)* ; **Ar re-all oa aet d'ar park labourad** : Les autres étaient partis travailler au champ *(Plonee)* ; **Aet oain da gerc'had ar saout d'ar gêr, med ne oa nekon e-bed kin ba'r park !** : J'étais allé chercher les vaches pour les ramener à la maison, mais il n'y en avait plus aucune dans le champ ! *(Plouïe)* ; **Ur park treut, douar vall** : Un champ pauvre, de la mauvaise terre *(Kleden)* ; **Park hezh é du e rèr** : Son champ est misérable *(Kergloff)* ; **Ya, devet ! Ya, ya, rostet so toud ga'r sec'hor, parkeier ru, devet eint !** : Oui, brûlé ! Oui, oui, tout rôti par la sécheresse, des champs rouges, ils sont brûlés ! *(Berrien)* ; **Goude-se vise gwraet 'e savadennou war ar park (e)vid lakad c'hwec'h, seizh, da lak anê da sec'hañ** : Ensuite on faisait aussi des moyettes dans le champ pour mettre six, sept, pour les mettre à sécher *(Berrien)* ; **Be é labourad ba'r parkeier** : Travailler dans les champs *(Plouïe)* ; **Henpenn zo ga'r park** : Le champ est un peu en pente *(Kergrist)* ; **D'an dowlamp oa aet d'ar park** : D'un bon il était allé au champ *(Plouïe)* ; **Kaseg-Veurzh, houzh a fluske ar yeot ba'r parkeier ha ba'r prajeier** : Le vent d'est de Mars rasait l'herbe dans les champs et dans les prés *(Plouïe)* ; **Ha heus laket ar saout ba'r park-se ?** : Et tu as mis les vaches dans ce champ-là ? *(Skrigneg)* ; **Be vïe biskilli ba'r park** : Il y avait des sillons obliques dans le champ *(Plouïe)* ; **Ba'r park-mañ zo stu-winizh** : Dans ce champ il y a une terre préparée à recevoir du froment *(Pleiben)* ; **Me meus ur park bras** : J'ai un grand champ *(An Uhelgoat)* ; **Ur park bras-bras-bras** : Un très très grand champ *(An Uhelgoat)* ; **Lod houllent ket ober kujun hañ, ga(v)e peuc'h be ba'r park** : Certaines ne voulaient pas faire la cuisine hein, trouvait paisible d'être au champ *(Berrien)* ; **Ar park zo din-me** : Le champ m'appartient *(An Uhelgoat)* ; **Ba'r park-hei** : Dans le champ d'orge *(Lokereg)* ; **Krignet ar park ga'n deñved** : Les moutons ont mangé l'herbe du champ à ras *(Plouïe)* ; **Ur park war e gos(t)e ! An dra-he vïe gwraet ur ros deus-hañ** : Un champ en pente ! On appelait ça un « ros » *(Lokarn)* ; **Un devezh oa digoueet tud d'o(be)r toullou-min ba'r parkeier** : Un jour des gens sont arrivés pour faire des puits de mines dans les champs *(Poullaouen)* ; **Bremañ vé laket loustoni ba'r parkeier, ba'h an traou toud** : Maintenant on met de la saloperie dans les champs, tout partout *(Plouïe)* ; **Med bremañ oun trankil, ba'r park (e)maint** : Mais maintenant je suis tranquille, elles sont dans le champ (vaches) *(Berrien)* ; **Deut é añves deliou ar gwe war ar park** : Les feuilles de l'arbre mordent sur le champ *(Plouïe)* ; **Ma vije temz d'an dan, ma vije dru ar park !** : S'il y avait de la fumure en dessous, si le champ était fertile ! *(Skrigneg)* ; **Oa ket tr(o)-walc'h a barkeier 'houzoc'h a-walc'h, 'vid ar saout vise daw labourad, toud toud an douar, ar labouriou** : Il n'y avait pas assez de champs vous savez bien, il fallait travailler pour les vaches, toutes les terres, les travaux *(Berrien)* ; **Heñw na tamm keuneud e-bed ba e barkeier, na nitra e-bed** : Il n'avait pas de branchages dans ses champs, il n'avait rien du tout *(Plonee)* ; **Grifonet mad ma ar**

**park, ya** : J'avais bien griffonné le champ, oui *(Plouïe)* ; **Harz ar brini da zond war ar park-gwinizh** : J'empêche les corneilles de venir sur le champ de blé *(Kleden)* ; **A-wechou vije red ober biskilli pugur ur penn deuh ar park vije leden hag ar penn-all vije kalz moannac'h** : Parfois on devait faire des sillons obliques puisque un bout du champ était large et l'autre bout beaucoup plus étroit *(Plouïe)* ; **Penn ar park vise an talarou** : L'extrémité du champ c'étaient les « talarou » *(Plouïe)* ; **Beñ toud ar parkouiou lec'h vije diharzhet blame da gaoud un dra mennaket da lakad ba-dindan ar saout goude** : Ben tous les champs où on défrichait pour avoir quelque chose à mettre après sous les bêtes *(Skrigneg)* ; **Daon ! Me ma dow bark ha oa un' e(rr)o ba'n traoñ amañ hi-m(añ), Park an Ankou oa ene hag un'-all oa ahe his-se c'hoazh 'e, memes hano 'veldaoñ** : Dam ! J'avais deux champs et un se trouvait en bas ici-même, Park an Ankou était là et l'autre encore là-même également, le même nom que lui *(Plouïe)* ; **Heñ un tamm park bihen-tre** : C'est un tout petit champ *(Plouïe)* ; **Neuhe oa ket kalz a barkeier, houzoh walc'h, ur park pe dow ! Sell ahe toud !** : Il n'y avait alors pas beaucoup de champs, vous savez bien, un champ ou deux ! Voilà tout ! *(Skrigneg)* ; **Damaig 'ma hond da ve glas ar parkeier ahe gis-se, med 'tresseg 'benn mis-meurzh vo peuriñ bremañ ba mis-ebrel hag mis-c'hwewrer ha 'benn mis-meurzh vo sort e-bed !** : Tout à l'heure les champs vont devenir verts là comme ça, mais jusqu'au mois de mars il y aura de la pâture maintenant au mois d'avril et février et pour mars il n'y aura rien du tout ! *(Berrien)* ; **Toud ar parkeier vije diharzhet ! Ahe oa ket ur park ha' vije ket diharzhet ! An heñi ziharzhe ket e bark vije gopet war'naoñ feneant !** : On défrichait les talus de tous les champs ! Il n'y avait là aucun champs dont les talus n'étaient pas défrichés ! Celui qui ne défrichait pas les talus de ses champs était traité de fainéant ! *(Berrien)* ; **Oh ma Doue ! Ur machin mod-se n'ay ket ba'h ar parkeier 'ha ! Hezh a'h a da zivoñsañ parkeier** : Oh mon Dieu ! Une machine comme ça n'ira jamais dans les champs ma foi ! Il va défoncer les champs *(Skrigneg)* ; **Eh ! Hezh a zivoñso ar parkeier hag a bladoussenno toud an dou(a)r hag an traou !** : Eh ! Il défoncera les champs et raplatira la terre et tout ! *(Skrigneg)* ; **Ar park, an dra-he oa un tamm banal bennaket, un' e(rr)o uset hag e deue banal ha traou barzh...** : Le champ, c'était un peu de genêt, un champ usé d'où ne poussait que du genêt et autres... *(Ponvel)* ; **Beuet oa ar park toud ga'r glô oa kouêt ! Oh beuet é ar jerdin ! Beuet é ar lïourzh !** : Tout le champ était inondé de par la pluie qui était tombée ! Oh, le jardin est inondé ! Le verger est inondé ! *(Skrigneg)* ; **Barzh ur park mad vije gwelloc'h ! Hag ar laezh vo muioc'h 'è hag an amann vo druoc'h i(v)e !** : C'était mieux dans un bon champ ! Il y aura aussi plus de lait et le beurre sera plus gras ! *(Sant-Nigouden)* ; **Goud(e)-se dalvee nintra, pugur ar parkeier oa ken bihen-all ! Pugur kement park 'vel a oa toud vise divichet 'tre keme(n)t kroèdur vise ba'n tïegezh** : Ensuite ça ne valait rien, puisque les champs étaient si petits ! Puisque quelque champ que c'était, on divisait entre autant d'enfants qu'il y avait dans la ferme *(Lannedern)*

- **An triñchon-logod tà ba park ar re-bowr hag an alvaienn tà ba park ar fenaien(t)** : L'oseille pousse dans le champ des pauvres et la ravenelle dans le champ du fainéant (c-à-d. : l'oseille pousse dans les champs qui n'ont pas été assez amendés et la ravenelle dans ceux qui n'ont pas été suffisamment labourés) *(Kleden)*
- **Hano-park** (pl. **hanoiou-parkou**) : Nom de champ ; **Amañ ba Botcol oa kalz a hanoiou-parkou, beb-sort** : Ici à Botcol il y avait beaucoup de noms de champs, toute sorte *(Sant-Nigouden)*
- **Park (ar Maner, an Ale, Katké, ar Vorn, an Ti, ar Roudou, an Ar, ar Lochou, an Ankou, Kilïou, etc.)** : Champ (du Manoir, de L'allée, Katké, du Four, de la Maison, des Traces, de la Charrue, des Loges, de l'Ankou, Kilïou, etc.) (noms de champs)

**PARKAD** ['parkəd-t] : [***parkad*** 1878] n.m. (pl. **parkajou** [par'kɑːʒu]) ; Champ de

**Ur parkad mad a winizh** : Un bon champ de blé *(Berrien)* ; **Hag 'e ba-b(e)-lec'h vise ur parkad-gwinizh** : Et aussi là où il y avait un champ de blé *(Sant-Wazheg)* ; **Ur parkad-ed, ur parkad-gwinizh, ur parkad-kerc'h, ur parkad...** : Un champ de céréales, un champ de blé, un champ d'avoine, un champ de... *(Kleden)* ; **An heñi oa aet dreist d'ar harzh (a-)walc'h ba'r parkad-gwinizh, ya** : Celle qui était allée par-dessus le taillis dans le champ de blé, oui *(Lokmarïa)* ; **Talvee ke(t ar) boan mond da lak ur parkad-kwinizh ba douar ha' vis(e) krak** : Ça ne valait pas le coup d'aller mettre un champ de blé dans de la terre qui était aride *(Kleden)*

**PARKED** ['parkɛd-t] : [***parquet*** 1633] n.m. (pl. **parkejou** [par'kɛːʒu]) ; Parquet

**Da barked so dijunt** : Ton parquet est disjoint *(Poullaouen)*

**PARLANT** ['parlɑ̃n-t] : [***parlant*** 1621] n.m. (pl. **parlañchou** [par'lɑ̃ʃu]) ; (**ur -**) (un) Parler

**Brennilis, Ar Vouilhe, Boneur, ar memes-mod parlant** : Brenniliz, La Feuilhée, Botmeur, exactement le même parler *(Lannedern)*

**PARLEUV** ['parløv-f] : n.m. ; Trot rapide

**Mond d'ar parleuv** : Aller à un trot rapide *(Poullaouen)*

**PARLEUVIÑ** [par'løːvi] : vb. ; Trotter vite

**Parleuviñ ra ar chô** : La monture trotte vite *(Poullaouen)*

**PARPLU / PAIPLEUÑ** [par'ply] ['paj,plœ̃] : [***paraplu*** 1992] n.m. (pl. **-iou** [paj'plœ̃.ju]) ; Parapluie (cf. **DISGLAIER**)

**Heñ n'é keme(d) ur ficher-paipleuñiou ! Sort e-bed mod-all !** : Ce n'est qu'un réparateur de parapluies ! Rien d'autres *(Skrigneg)* ; **Wechou vis(e) glaw ! Ba-lec'h vis(e) ket ur c'harrdi bras, meus joñj, vise gwraet ga'r parplu !** : Il y avait parfois de la pluie ! Là où il n'y avait pas de grande remise, je me rappelle, on utilisait un parapluie *(Ponvel)*

**PARRES / PARROUS / PARROS** ['pɑːrəz-s] ['parəz-s] ['pɑːr(u/o)z-s] ['pæ(ː)rᵊz-s] ['pæːr(u)z-s] : [***parres*** 1632] n.f. (pl. **parrechou** [pa'rɛʃu] **/ parrojou** [pa'roːʒu] **parrochou** [pa'roʃu]) ; Paroisse / Commune (souvent placé avant le nom de la commune, pour la qualifier en tant que telle)

✗ *cf.* : ***bar, deog, kartel, karter, pal, trew***

**Ba parres Ar Fouillez zo bet ur sklufad-dour fenoñs** : À la Feuillée il y a eu une ondée de pluie aujourd'hui *(Plouïe)* ; **Degasset na kalz a dud d'ar barros, da Skrigneg** : Il avait amené plein de gens à la commune, à Scrignac *(Skrigneg)* ; **Barzh parres Plouïe a gomañs Menez Are** : Les Monts d'Arrée commencent dans la commune de Plouyé *(Plouïe)* ; **Med amañ nin zo stag deus parres Lokmarïa** : Mais nous ici nous sommes frontaliers de la paroisse de Locmaria-Berrien *(Plouïe)* ; **Ba toud ar parrochou dre ahe his-se oa Alamanted neuhe d'ar mar(e)-te !** : Dans toutes les communes par là, il y avait alors des Allemands à cette époque ! *(Plouïe)* ; **Me(d) daon ! Se zo kaos ar parrojou gaoseent ket memes-mod toud** : Mais dam ! C'est parce que les communes ne parlaient pas toutes de la même façon *(Skrigneg)* ; **Dec'h da gompren mad petra zo kaos é ru ar barrous-mañ** [èr 'bɑːruz-mə] : Pour que vous compreniez bien la raison pour laquelle cette paroisse est rouge *(Skrigneg)* ; **Ah fidamdoue (a-)benn arc'hoazh toud ar barres gleo an dra-he** : Ah nom de Dieu d'ici demain toute la commune entendra parler de ça *(Landelo)* ; **Ar fallañ heñi zo ba'r barres ha neus ka(v)et ma mab** : Il a fallu que mon fils trouve la pire de la commune *(Plouïe)* ; **Un oc'h bras deus ar barres-mañ** : Un grand chef de famille de cette commune *(An Uhelgoat)* ; **Eñ oa ba'r c'host-all d'ar barres** : Il était de l'autre côté de la commune *(Skrigneg)* ; **Pegur ar stêr a ra ar separassïon (e)tre an diw barres** : Puisque la rivière fait la séparation entre les deux communes *(Poullaouen)* ; **Ba'r sekteurien-zo zo mestrou ha' neus toud ar barres dê** : Il y a des maîtres dans ces secteurs-là à qui appartient toute la paroisse *(Lannedern)* ; **Amañ hi-mañ ba'r parrechou bihen en-dro da lost ar Menez-Are** : Ici-même dans les petites paroisses autours des confins des Monts D'Arrée *(An Uhelgoat)* ; **Ha zo passeal kant kilometr hent war-gont ar barros hag vall kalz anê** : Et on passe les cent kilomètres de route au compte de la commune, et beaucoup d'entre elles sont mauvaises *(Skrigneg)* ; **Sete omp bet pourmen barzh Milizac, an dra-he zo parres ar blijadur** : Nous somme donc allés nous promener à Milizac, ça c'est la paroisse de l'animation *(Skrigneg)* ; **Oh ya ! Hezh ree diw pe deir barres** : Oh oui ! Il faisait deux ou trois communes *(Poullaouen)* ; **Un tamm difer(añ)s zo (e)tre ar parrochou hañ !** : Il y a une petite différence entre les paroisses hein ! *(Skrigneg)* ; **Ya, 'vel lær(e)s, beñ be zo kalz a gomjennou hag a vé pass lar(e)t meh-mod barzh kement parros so toud !** : Oui, comme tu dis, ben il y a beaucoup de mots qui ne sont pas dits à l'identique dans chaque commune qui existe ! *(Skrigneg)* ; **Bord an hent oa ur pejad ha' oa deuh ar barres ! Oa ket da zen e-bed ma feus c'hoant hag a vije troc'het ba bord an hent neu'n 'vid lakad war-gourre ar wrac'hell** : Le bord de route était un morceau qui était à la commune ! Ce n'était à personne si tu veux et on coupait alors en bord de route pour mettre sur la meule *(Pluskelleg)*

- **Koñsailher ar barres** : Conseiller paroissial ; **Be oa koñsailher ar barres** : Il était conseiller paroissial *(Kolloreg)*
- **Ober tro-parres** : Faire le tour de la paroisse ; **Oa kemed un' ha' oa partïet ! Tro-parres, kajimant** : Il n'y en avait qu'un qui était parti ! Le tour de la paroisse, quasiment *(Lokmarïa)*

**PARSELL** [pɑ.rsəl] : n.f. (pl. **-ou** [par'sɛlu]) ; Parcelle

**Kar neuhe, 'benn vije gwraet ur barsell, diw barsell, 'n heñi ree diw ba i bla(v)ezh pé vichent dow… Ha vijent ka(s)imant pad ar bla** : Car alors, d'ici à ce que tu eus fait une parcelle, deux parcelles, celui qui en faisait deux dans son année lorsqu'ils étaient deux… Et ils étaient quasiment pendant un an *(An Uhelgoat)*

**PARTAJ** ['partaʒ-ʃ] : [***partag*** XVIᵉ] n.m. ; Partage

**Pé oa gwraet ar partaj deus an traou ar merc'hed oa deut da joñj dê negn ket bet o gont (a)nê** : Lorsque le partage fut fait les filles pensèrent qu'elles n'eurent pas leur compte *(Landelo)* ; **Sete a-benn ar fin oa daw 'h ober partaj pugur voa dimeet ar merc'hed o-zeir** : Donc pour finir il fallut faire le partage puisque les filles étaient fiancées toutes les trois *(Plonee)*

**PARTAJIÑ / PARTACHAÑ** [par'tɑːʒ(ə)] [par'taʃ(ə)] : [***partagi*** 1732] vb. ; Partager

**Deus amañ ha 'h añw da rannañ da vlew dit ! Sete vije rannet kreis ar penn blam da bartajiñ 'nê, da veañ un' pep tu !** : Viens ici, je vais te faire la raie au milieu ! On divisait donc au centre du crâne pour les partager, qu'il y en ait de chaque côté ! *(Skrigneg)*

- **Partajañ etre** : Partager en ; **Ha partaj(et) oa 'tre pevar, tri breu(r) da mamm ha hei** : Et c'était partagé en quatre, les trois frères de ma mère et elle *(Skrigneg)* ; **An dra-he oa ur gêr ha' oa bet ar memes mestr, ene oa un tamm maner bihen oa bet ba Pennanec'h, ar re-he oa toud d'ar memes mestr hag a oa bet partach(e)t 'tre teir lodenn** : C'était un village qui avait été au même maître, il y avait là un petit manoir qu'il y eut à Pennanec'h, tout ça c'était au même maître et ce fut partagé en trois parties *(Lannedern)*

**PARTI** ['parti] : [***party*** 1530] n.m. & n.f. (pl. **partïou** [par'tiju]) ; Partie

**Kar ar re-he oa dow barti, kara ? Laezh ha koaien, med ahe oa red dê beañ klou(a)r !** : Car ils étaient en deux parties, n'est-ce pas ? Lait et crème, mais là il fallait qu'ils soient tièdes ! *(Skrigneg)*

- **Ober parti deus** : Faire partie de ; **Nin a ra parti deus kanton Uhelgoat** : Nous faisons partie du canton d'Huelgoat *(Plouïe)* ; **Rest-Quélen ree parti deus Quélen** : Rest-Quélen faisait partie de Quélen *(Lokarn)* ; **An dañsou ree parti deuh ar vuhe (iv)e** : Les danses faisaient aussi partie de la vie *(Skrigneg)* ; **Te ree parti deusoute !** : Tu en faisais partie ! *(Skrigneg)* ; **'N (dr)a-h(e) ree-parti deuh ar vuhe d'ar mar(e)-s(e)** : Ça faisait partie de la vie à cette époque-là *(Lannedern)* ; **Med mod-all, me meus ur chapel-all neuhe barzh Skrigneg 'è hag a ran parti deuh ar re zo a 'n-om okupiñ deusouti 'è, é Koat-Keo !** : Mais sinon, j'ai alors également une autre chapelle à Scrignac et je fais partie de ceux qui s'en occupent, c'est Koat-Keo ! *(Skrigneg)*

- **Ur barti plijadur** : Une partie de plaisir ; **Ya, an dra-s(e) meus gwraet, ya ha c'hoazh n'é ket ur barti plujadur 'nèi !** : Oui, j'ai fait ça, oui et encore ce n'est pas une partie de plaisir ! *(Speied)*

**PARTÏAD** [par'tijəd-t] : [***partiad*** 1970] n.m. (pl. **-ou** [parti'ɑːdu]) ; Partie (de)

**Daw vij(e) treujo Koat-Frêw ha ene vije partïadou 'e** : Il fallait traverser la Forêt de Fréau et là il y avait des parties aussi (des jeux) *(Skrigneg)*

**PARTÏAL / PARTÏO** [par'tijəl] [par'tijo] : [***partial*** 1911] vb. ; Partir

**Ar re-yowank, spontet ! Partïet toud !** : Les jeunes, effrayés ! Tous partirent ! *(Kleden)* ; **Un devezh oant partïet o-dow** : Un jour ils sont partis tous les deux *(Berrien)* ; **Ha vïe daw dèoñ partïal (a-)raog vïe deut an nos** : Et il lui fallait partir avant la tombée de la nuit *(An Uhelgoat)* ; **Heñzh oa partïet !** : Il était parti ! *(Berrien)* ; **Hag ar prosses oa partïet** : Et le procès était parti *(Ponvel)* ; **Partïet deus ar fest (a-)raog ar re-ell da brepariñ un drolou(a)rn** : Il partit de la fête avant les autres pour préparer un mauvais tour *(Kleden)* ; **Ha goude neuhe oa-ñw partïet d'ar Marok, pudur ene oa bresel 'e** : Et alors après il partit au Maroc, puisqu'il y avait la guerre également *(An Uhelgoat)* ; **Da zimarriñ visent ga koat ha da-houde pe vise partïet ar re-mañ oa kimed mouded toud** : Pour démarrer ils étaient avec du bois et ensuite lorsque ceux-ci sont partis, il n'y avait que des mottes de tourbe *(Brennilis)* ; **Dow-c'hant pe tri-c'hant sac'had, oaint prest da bartïal, lak(e)t an etiketou war'nê ha-toud** : Deux cents ou trois cents sacs, ils étaient prêts à partir, mis les étiquettes dessus et tout *(Plouïe)* ; **Pugur, partïet gantoñ a-raog !** : Puisqu'il l'avait emporté avant ! *(Motre)* ; **Sete pé oa ket bar(a) a-walc'h heñw oa aet-roud (a)darr(e) war an hent, partïet da Baris** : Donc puisqu'il n'avait pas assez de pain il repartit sur la route, parti à Paris *(Landelo)* ; **Un taol-gwen(an) pé bartïs lar ket doc'h ba-b(e)-lec'h 'h a heñ** : Un essaim d'abeilles lorsqu'il part il ne vous dit pas où il va hein *(Kleden)* ; **Meus kemed plant un tamm barzh hag é partïet** : Je n'ai qu'à planter un peu à l'intérieur et elle est partie ! *(Skrigneg)*

- **Partïal en-dro** : Repartir / Reprendre ; **Ha mijemp ket bet gwelet-hañw ken vïe partïet mad an tan endro...** : Et nous ne l'aurions pas vu jusqu'à ce que le feu reprenne... *(Plouïe)*
- **Partïal-kuit** : Partir / Quitter un lieu / (s') Enfuir ; **Ha den e-bed na bet gwelet dre be-lec'h oa bet partïet an den kuit !** : Et personne ne vit par où l'homme s'était enfui ! *(An Uhelgoat)*
- **Partïal-roud** : S'échapper ; **Med heñ, deuzhtu, pé sante lar vïe libr un tamm 'h ee da bartïal-roud goude vïe an oustilhou gantoñ hañ !** : Mais lui, tout de suite, dès qu'il sentait qu'il était un peu libre, il partait pour s'échapper quand bien même il emportait tous les outils hein ! *(Plouïe)* ; **Ma owen, ma 'h aretet deuzhtu ha partïet-roud !** : J'avais peur, j'arrêtai tout de suite et je m'échappai ! *(Kleden)*
- **Partïal war e gont e-hun** : Se mettre à son propre compte ; **Ha goud(e)-se oan-me partïet war ma gont mahun neuhe, oan artisan** : Et ensuite je suis alors parti à mon compte, j'étais artisan *(Skrigneg)*
- **Partïet é 'n tenn !** : Le coup est parti (et sex.) *(Plouïe)*

**PARTOUD** ['partud-t] : [***par tout*** 1519] ad. ; Partout

**Kaji partoud a'ha !** : Quasiment partout ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Ah ! Deuh partoud ha kalz deuh ar vro** : Ah ! De partout et beaucoup du coin *(Brennilis)* ; **Gwech-all amañ, pa oain yowank, oa gwe-kignes partoud** : Ici, quand j'étais jeune il y a avait des cerisiers partout *(Plouïe)* ; **Amañ (e)ma an traou é chlejañ partoud** : Ici les choses traînent partout *(Plouïe)* ; **Med gwel a ret ba partoud pe-naos vïe kont** : Mais vous voyez partout comment ça se passait *(Plouïe)* ; **Ga'r Vretoned vé trous gate partoud** : Les Bretons sont bruyants partout *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Oh partoud vé tammou trous** : Oh il y a des petites querelles partout *(Berrien)* ; **Mogediñ ra partoud an traou** : Ça enfume tout partout *(Plouïe)* ; **Ar brezhoneg vé ket toud partoud meh-mod hañ !** : Tout le breton n'est pas partout pareil hein ! *(Skrigneg)* ; **Barzh da rewr-te n'é ket bet ma vri c'hoazh ! Sete n'é ket bet partoud !** : Dans ton cul à toi, mon nez n'est pas encore allé ! Il n'est donc pas allé partout ! *(Skrigneg)* ; **Me moa ur bern tud, powrkaezh den, deus Plonee, deus Kolloreg, deus ar C'hastell-Ne ma oa, deus Landelo ma oa... deus partoud** : J'avais un tas de gens, mon pauvre, de Plonevez-ar-Faou, de Collorec, il y en avait de Chateauneuf-du-Faou, il y en avait de Landeleau... de partout *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Da bartoud ! Ya** : De partout ! Oui *(Plouïe)* ; **Partoud so tud ha tud kapat so partoud !** : Partout il y a des gens et il y a des gens compétents partout *(Skrigneg)* ; **Toud tro-dro partoud** : Tout autour partout *(Plouïe)* ; **D'ar mar(e)-se oa yeot ba partoud blam oa dour ba partoud !** : À cette époque il y avait de l'herbe partout parce qu'il y avait de l'eau partout ! *(Karais)* ; **Pegem(ent) a dud meus ket bet gwelet ene 'ta deus a bartoud, deus ar broiou-all ha deus partoud** : Combien de gens ne sont pas allés le voir là tiens de partout, d'autres pays et de partout *(Plouïe)* ; **Deus Kallag, deus 'Velgoat, deus Gourin, deus partoud vis(e) re-yowank !** : De Callac, de Huelgoat, deus Gourin, il y avait des jeunes de partout ! *(Kergloff)* ; **Ya, me(d) d'ar mar(e)-te oa partoud ! Vïe ka(v)et (n)eizhou partoud !** : Oui, mais à cette époque y en avait partout ! On trouvait des nids partout ! *(Plonee)* ; **'Vi(d) amañ vije gwraet, matrehe partoud vije ket, me(d) amañ vije implijet dour-javel** : Ici on faisait, peut-être n'était-ce le cas partout, mais ici on utilisait de l'eau de javel *(Skrigneg)* ; **Houm(añ) oa ur plac'h kozh hag a'h ee partoud da gement voar ha kement machin ha pugur a vije gwel(e)t partoud, sell oa hanvet « Mariann a bartoud »** : C'était une vieille femme qui allait partout à quelque foire que ce soit et puisqu'on la voyait partout, elle était donc appelée : « Marianne de partout » *(Skrigneg)*

- **Be e vri partoud** : Fourrer son nez partout ; **Oh ! Hem(añ) (e)ma e vri partoud !** : Oh ! Il fourre son nez partout ! *(Skrigneg)*
- **Beañ pell deus partoud** : Être loin de tout ; **Ur chapel vraw neuhe hag a (e)mañ pell deus partoud 'è, pugur (e)ma pemp kilometr deuh ar bourk ! Setu a ra deg ahann, pugur (e)ma ba an tu-all deus Skrigneg** : Alors une belle chapelle qui est également loin de tout, puisqu'elle est à cinq kilomètres du bourg ! Ça fait donc dix d'ici, puisque c'est de l'autre côté de Scrignac *(Skrigneg)*
- **Deuh a bartoud / Deus partoud** : De partout ; **Ha teue an dud da sell deusountoñ deuh a bartoud ! Oa ket bet gwelet an dra-he c'hoazh !** : Et les gens venaient le regarder de partout ! On n'avait encore jamais vu ça !

*(Skrigneg)* ; **Dalc'h a ree an traou da droiñ ha da skoiñ ha da strakal deus partoud !** : Ça n'arrêtait pas de tournoyer, de frapper, et d'exploser de partout *(Plouïe)* ; **Deut oa tud deus partoud, be oa tud deus partoud** : Il venait des gens de partout, il y avait des gens de partout *(Plouïe)* ; **Gwech-all vïe digasset saout deus partoud da werzh ha 'beb sort traou toud** : Autrefois on amenait des vaches à vendre de partout et toutes sortes de choses *(Landelo)* ; **Ha bremañ n'aneon ket deñn e-bed, pugur bremañ zo tud deus partoud !** : Et maintenant je ne connais personne, puisqu'il y a maintenant des gens de partout ! *(Ponvel)*

- **Dre bartoud** : De partout ; **Dec'h vintin oa komañset da ziwadañ dre bartoud : Dre he vri, dre he dowlagad, dre bartoud…** : Hier matin elle avait commencé à saigner de partout : Du nez, des yeux, de partout… *(Skrigneg)*
- **Renkañ taped un tamm partoud** : Devoir presque tout faire ; **Ar plac'h renke taped un tamm partoud heñ ! Koulz tenn(añ) patat(e)s, pe 'h eren ed, petram 'vid cherrañ ed vïe daw dê mond war ar voudenn dé dostaad (a)nê** : La femme devait presque tout faire hein ! Autant tirer les patates, ou lier le blé, autrement pour ramasser le blé il fallait qu'elles aillent sur le gerbier pour les rapprocher *(Kleden)*
- **Partoud lec'h + *vb.*** : Partout où ; **Ar lapouss 'h ee war-lerc'h Yann goude-se partoud lec'h 'h ee** : Ensuite le poussin suivait les pas de Yann partout où il allait *(Landelo)*

**PAS** [pɑːz] : [vx. br. ***pas***] n.m. ; Toux

✗ *syn.* : ***peuk*** ; *m. dér.* : ***passadenn***

**Deut é ar pas war'ha(no)n-me** : J'ai attrapé la toux *(Plouïe)* ; **Tapet on ga'r pas hag a vên à peukad kalz** : Je suis pris par la toux et je tousse beaucoup *(Skrigneg)* ; **Ahe (e)mout 'hond da dap ur *rhume* pe ur pas** : Là tu vas attraper un rhume ou une toux *(Skrigneg)* ; **Neuhe 'n-hi(ni) dourlonkes ha neuh(e) teu ar pas dit** : C'est alors que tu avales avec difficulté et que tu commences à tousser *(Skrigneg)* ; **Ha neuhe vije ar pas gante ha vije rôet mel dê da blam da gass-kuit ha c'hoazh vije laket un toutokou dê karget ga lin en-dro d'o goûg, an dra-he zelc'he tomm o goûg hag ar mo(d)-se daolent o loustoni kuit** : Ils avaient alors la toux, on leur donnait du miel pour la faire partir et encore on leur mettait un « toutokou » chargé de lin autour du cou, ça tenait leur cou au chaud et ils expulsaient ainsi leurs *(Skrigneg)*

**PAS** [pɑːz] : [***pas*** 1499] n.m. (pl. **pajou** ['pɑːʒu] **pachou** ['paʃu]) ; Pas

✗ *cf.* : ***pitochad***

**Med se sinifin ba an dañs la regn memes pas, memes markou (e)vel ar Fissel med jeñchign stumm da lak o zreid war an douar** : Mais ça signifie que dans la danse ils font le même pas, les mêmes marques que le Fissel, mais ils changent dans leur façon de poser les pieds au sol *(Plourac'h)* ; **Ha Gewr na gall o(be)r un neubeud pachou bras, pegur bras oa-hañw** : Et Gewr put faire quelques grands pas puisqu'il était grand *(Landelo)* ; **Goud(e) no gwraet ar pajou toud-ar-jeu, ur moman ho ha (e)n-em ga(v)o** : Après qu'il eut réalisé les pas et tout le tintouin, il viendra un moment où il se trouvera *(Plourac'h)*

- **An eil pas a-raog igile** : Un pas après l'autre *(Skrigneg)*
- **Pass be pas e-bed** : Ne pas être long / Ne pas tarder ; **Vein ket pas e-bed** : Je ne serai pas long *(Plouïe)* ; **Ha vïe ket pas (e)vi(d) roiñ un taol troad dit hañ !** : Et il n'était pas long à te donner un coup de pied hein ! *(Plouïe)*
- **Pass be pas e-bed ga *udb.*** : Ne pas faire (durer) longtemps avec *qqchose* ; **Nin zichoukenne hoñ re be-vech, neuhe vïen pas 'be(d) ga ma re** : Les nôtres étaient arrachées (panoufles de sabots) à chaque fois, je ne faisais pas longtemps avec les miens (sabots) *(Brennilis)*

**PASENN / PAJENN** ['pɑːzən] ['pɑːʒən] : [***pasen*** XVIᵉ] n.f. (pl. **-ou** [pa'zɛnu] [pa'ʒɛnu]) ; Marche / Degré

**PASK** [pask] : [vx. br. ***Pasc***] n.m. ; Pâques / Communion (église)

**Me oa kass(e)t d'ar skoul da seizh vla, *en 46*, da Bask** : Je fus envoyé à l'école à sept ans, en 46, à Pâquess *(Lannedern)* ; **Ah ya da Bask ya, med ar mod-ell… Eo, pé tàe un' m(e)nneket vïe fritet vïou** : Ah oui, à Pâquess oui, mais autrement… Si, lorsque quelqu'un venait on lui faisait une omelette *(Ponvel)* ; **'Vid Pask vije laket ar plusk-jolotes da virviñ ba an dour assames ga'n uiou, ar mo(d)-se vijent livet !** : Pour Pâquess on mettait des épluchures d'échalotes à bouillir dans l'eau avec les œufs, c'est comme ça qu'ils étaient peints ! *(Skrigneg)* ; **Vijent mouchet war-lerc'h sul-bleuniou hag ar sul war-lerc'h Pask vijent divouchet ! Teir su(zhu)n vij(e) ! Ha brallet ar c'hleier neuhe !** : On les voilait après le dimanche des rameaux et on les dévoilait le dimanche après Pâques ! C'étaient trois semaines ! Les cloches étaient alors sonnées en branle ! *(Skrigneg)*

- **Amzer-Vask** : (le) Temps pascal ; **Aet ar c'hleier kuit, sell vij(e) ket son(e)t ar c'hleier neuhen pad amzer-Vask** : Les cloches sont parties, on ne sonnait alors donc pas les cloches pendant le temps pascal *(Skrigneg)*
- **Eil pask** : Deuxième communion ; **Gou(de)-se oa an eil pask neuhe hag gou(de)-se neuhe oa an heñi-all, 'n heñi diveo** : Ensuite c'était alors la deuxième communion et alors ensuite c'était l'autre, la dernière *(Kolloreg)*
- **Ga Pask** : À Pâques ; **An dra-he vije gwraet a'ha ! Ga Pask dalc'h-mad, ya, mouchet toud ar sent ba'h amzer-Vask !** : Ma foi on le faisait ! Toujours à Pâques, oui, tous les saints voilés au temps pascal ! *(Skrigneg)*
- **Kaoud e Bask** : Recevoir sa communion ; **Ha ket (a) zroed da gaoud da Bask** : Tu n'avais le droit de recevoir ta communion *(Skrigneg)*
- **Ober e Bask** : Faire sa communion ; **Neuhe oa sañset da gaoud ur lewr ha vije braw ar vugal(e) o hond d'o'r o Vask** : Alors on était censé avoir un livre et les enfants étaient beaux allant faire leur communion *(Skrigneg)* ; **D'o'r i bask 'h ee bep pla heñ ! Ah fitendoue ! Ahe vïe press… Ahe vïe ur c'horve mond d'o'r un tamm Pask… Ahaha !** : Il allait faire sa communion tous les ans hein ! Ah fichtre Dieu ! Là il était pressé… C'était là une corvée d'aller faire une communion… Ahaha ! *(Kolloreg)*

- **Pask kentañ** : Première communion ; **Ahe vïen chikanet heñ ! Ha neuhe daw vïe d'ond d'ar c'hatekis ha gwech-all gomanser d(a) unneg la (e)vi(d) ar pas(k) kentañ** : Là je me faisais engueuler ! Et il fallait alors aller au catéchisme, autrefois on commençait à onze ans pour la première communion *(Kolloreg)* ; **Choñj meus, pé oan bet ba pask kentañ Joseph ba Braspa(r)s oa, oa Alamanted ba toud kêr Braspars ha vïent gwel(et) ga o geseg !** : Je me rappelle, lorsque j'allai à la première communion de Joseph à Brasparts, il y avait des Allemands dans tout le bourg de Brasparts, on les voyait avec leurs chevaux ! *(Lannedern)*
- **Roiñ e Bask da *ub.*** : Donner sa communion à *qqn.* ; **Spont é memes-tra ! Memes vije ket rôet da Bask dit ma n'ees ket a-wichou d'an afer(e)nn** : C'est quand-même épouvantable ! Même on ne donnait pas ta communion si parfois tu n'allais pas à la messe *(Skrigneg)*
- **Vi-Pask** : Œuf de Pâquess ; **Ah ! Ba ar harzh ! Ar re-he n'eint ket vïou-Pask eint !** : Ah ! Dans le talus ! Ce ne sont pas des œufs de Pâquess ! *(Skrigneg)*
- **Yow-Pask** : Le jeudi de l'Assomption *(Plouïe)*

**PASKAÑ** ['paskə] : [***pascaf*** 1530] vb. ; Nourrir (les enfants en prémâchant la nourriture pour qu'elle soit plus tiède et plus tendre)

**Paskañ boued d'ar vugwale** : Prémâcher la nourriture des enfants *(Plouïe)* ; **Milvid ya, pasket 'naoñ un tamm, pasket vije gwraet d'ar vugale !** : La mie de pain oui, elle était un peu prémâchée, on prémâchait la nourriture aux enfants *(Skrigneg)* ; **Beñ pasket vije dê pé oa ket laezh kin ba bruched ar vamm** : Ben on leur prémâchait la nourriture lorsque la mère n'avait plus de lait *(Skrigneg)* ; **Vije pasket ar boued dê, un tamm boued-laezh pe ar pezh vije gate o-hun, boued-laezh ha yod** : On leur prémâchait la nourriture, un peu de soupe de lait ou de ce qu'ils avaient eux-mêmes, de la soupe de lait et de la bouillie *(Skrigneg)* ; **Med yod n'ounn ket parag vije pasket… 'Vid goûd ha-heñw oa ket re domm ka(s)imant-sur, kar ar yod oa ket emm da baskañ 'nèoñ, med pasket vije 'è** : Mais je ne sais pas pourquoi on prémâchait la bouillie… Très certainement pour savoir si elle n'était pas trop chaude, car il n'était pas nécessaire de prémâcher la bouillie, mais on le faisait *(Skrigneg)*

**PASRELLENN** [pas'rɛlən] : n.f. (pl. **-ou** [pasrɛ'lɛnu]) ; Passerelle

**PASS** [pas] : ad. ; Non pas ! / (il ne faut) Pas / Pas du tout

**Oh pass, ar re-se jom (e)vel vênt** : Oh pas du tout, ils restent comme ils sont d'habitude *(Plouïe)* ; **Pass prim ba e labour** : Pas organisé dans son travail *(Plouïe)* ; **'Vi(d) pass laka(d) 'nê da gaoud poan ?** : Pour ne pas leur faire avoir mal ? *(Skrigneg)* ; **Ah ! Pass an de-se ! An de-se ma 'n-om demerdet ma-hun !** : Ah ! Pas ce jour-là ! Ce jour-là, je m'étais démerdée toute seule ! *(Skrigneg)* ; **Komprenet vé un dra mennaket med pass kalz** : On comprend un peu mais pas beaucoup *(Berrien)* ; **Pass mïoc'h 'vid ba lec'h-ell sur !** : Certainement pas plus qu'ailleurs *(Kergloff)* ; **Pass dond a-raog pedi'r deus an a(b)ard'he !** : Ne viens pas avant quatre heures de l'après-midi ! *(Laz)* ; **Pass tre da-beked Pont Penity** : Pas tout à fait jusque à Pont Penity *(Plouïe)* ; **Pass koant, pass terrupl** : Pas beau, pas bien charpenté *(Plouïe)* ; **Pass re dew** : Pas trop gros *(Plouïe)* ; **Ah pass ! Mé mamm 'h ee hi-hun d'ar foar, kontuni 'h ee dow benn-yir ga(t)i ba'r paner** : Ah non ! Ma mère allait seule à la foire, elle emportait continuellement deux volailles dans le panier *(Sant-Wazheg)* ; **Ba serten plassou vise troc'het ar bara un tammig pass gwal dew drame d'espern anaoñ** : Dans certains endroits on ne coupait pas le pain bien épais afin de l'économiser *(Plouïe)* ; **Oh ! Feñ, oh pass matre'n ur bla med (a-)benn ouïeint** : Oh ! Enfin, oh peut-être pas un an mais quand ils savaient *(Sant-Wazheg)* ; **Mond a remp papred war-raog, pass re vuan** : Nous continuions d'avancer, pas trop rapidement *(Plouïe)* ; **Pass toutafed** : Pas tout à fait *(Berrien)* ; **Oh pass traou ar mo(d)-se !** : Oh pas ça ! *(Landelo)* ; **Oh ya, med pass mod-all** : Oh oui, mais pas autrement *(Berrien)* ; **Oh nann ! Dreist-oll pass deus ar mitin mod-s(e) ! Ah nann !** : Oh non ! Surtout pas le matin comme ça ! Ah non ! *(Pleiben)* ; **Krog oan a-bred ga'r vicher pegur oain bihen-tre ha oan lakeet da ziwal ar vamm-gozh, pass lesk anèi mond-kuit, matresse oan pemp la** : J'avais commencé tôt le métier puisque j'étais toute petit lorsque l'on me mit à garder la grand-mère, ne pas la laisser partir, j'avais peut-être cinq ans *(Plouïe)* ; **An detailhañ pass duzhtu** : Pas la détaille tout de suite *(Kolloreg)* ; **Ah nann, pass dre amañ, meus ket gwelet an dra-he errued** : Ah non, pas par ici, je n'ai pas vu ça se produire *(Plouïe)* ; **Pass dalc'h-mad** : Pas toujours *(Plouïe)* ; **Pass keme(nt)-se papred** : Pas tant que ça en tout cas *(Pleiben)* ; **Me labour deuh an dei med pass deuh an noñs** : Je travaille le jour mais pas la nuit *(Pleiben)* ; **Beñ pass re med bon, ma ket bet da choaj** : Ben pas trop mais bon, je n'avais pas eu le choix *(Lokarn)* ; **Oh ! Pass !** : Oh ! Non ! *(Sant-Wazheg)* ; **Eh pa-pass ! Ba-dreñw an tan** : Et non-non ! Derrière le feu *(Sant-Wazheg)* ; **Oh ! Labour ra un tamm 'ha ! Pass kement-se** : Oh ! Il travaille un peu ma foi ! Pas tant que ça *(Landelo)* ; **Ah nann ! Pass ar wech-se c'hoazh !** : Ah non ! Pas encore cette fois-là ! *(Landelo)* ; **Dram pass mond da labourad** : Afin de pas aller travailler *(Plouïe)*

- **Pass be pas e-bed** : Ne pas être long / Ne pas tarder ; **Vein ket pas e-bed** : Je ne serai pas long *(Plouïe)*
- **Pass kàer** : Pas vraiment ; **Med un hano *précis* doc'h an dra-s(e), pass kàer** : Mais un nom précis de ça, pas vraiment *(Kleden)*
- **Pass din-me da glêd** : Pas d'après ce que j'ai entendu ; **Matresse ba-blessou hañ ! Med pass din-me dé glêd** : Peut-être par endroit hein ! Mais d'après ce que j'ai entendu *(Ponvel)*
- **Pass kin** : Plus maintenant ; **An dra-se zo bopred, añfeñ pass kin !** : Il y a ça toujours, enfin plus maintenant ! *(Lokarn)*
- **Pass ur bern** : fig. Pas des masses ; **Poan na ket ur bern, med oa ket (e)vid kerzhed** : Mal, il n'avait pas des masses, il ne pouvait pas marcher *(Lokarn)*

**PASS-GWLAN** [pas'glɑ̃:n] : n.m. ; Passe laine (aiguille)

**Ha houzh a wrïe ar reñ-he ga ur pezh pass-gwlan ahe gis-se** : Et elle les cousait avec un gros passe laine là comme ça *(Skrigneg)* ; **Pass-gwlan n'é keme(d) un nado é, me(d) kalz brassoc'h !** : Le passe laine ce n'est

qu'une aiguille, mais plus grande ! *(Skrigneg)* ; **Ur veskenn vije ganti da heurt ar pass-gwlan da basseal 'naoñ** : Elle avait un dé pour pousser le passe laine pour le passer *(Skrigneg)* ; **Un minowed vije ganti hag ur jisell ! Hag hi vass-gwlan hag hi neud gross neuhe** : Elle avait une alêne et un ciseau ! Son passe laine et alors son gros fil *(Skrigneg)*

**PASSADENN** [pa'sɑːdᵊn] : n.f. ; Raclage de gorge

✗ *cf.* : ***pas***

**Me(d) pé zigouee da ma mamm beañ war an treujou à chilou o c'hoñversassïon a ree un tamm passadenn 'benn mond ba'h an ti** : Mais lorsqu'il arrivait à ma mère d'être sur le seuil à écouter leur conversation, elle faisait un petit raclage de gorge avant d'aller dans la maison *(Skrigneg)*

**PASSAJ** ['pasaʒ-ʃ] : [***passaig*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [pa'sɑːʒu]) ; Passage / Passe

**Ah ya, ahe oa ur passaj** : Ah oui, il y avait là un passage *(Sant-Wazheg)* ; **Ya ! Me zo 'n-om ga(ve)t ba ur passaj ahe ha meus gwel(e)t ahe ar Werc'hes** : Oui ! Je me suis retrouvé là dans un passage et j'y ai vu la Vierge *(Poullaouen)* ; **Med labour ra-hè doc'h ar loar, ar passaj, ar plass dé 'n-om chit(añ) dé basseo an de, toud an dra-se ra-hè doc'h ar loar** : Mais ils travaillent selon la lune, le passage, l'endroit pour se terrer pour passer le jour, ils font tout ça selon la lune *(Kleden)* ; **Ha ba beg an ti, pé yeer ba'n ti oa mo(d)-se ur passaj, ar mo(d)-se oa, kar mod-all oa kim(ed) traou partoud ! Partoud…** : Et dans l'entrée de la maison, lorsqu'on allait dans la maison, il y avait comme ça un passage, il était comme ça, car sinon il n'y avait que des trucs partout (du bordel) ! Partout… *(Plonee)*

**PASSAJOUR** [pa'sɑːʒər] : [***passager*** 1499 ; ***passajour*** 1843] n.m. (pl. **-ien** [pasa'ʒu.rjən]) ; (dans le sens de « celui qui est de passage ») Passager / Passant

**Lesk ar jistr ahe his-se, hezh zo mad d'ar bassajourien !** : Laisse le cidre là comme ça, il est bon pour les gens de passage ! *(Skrigneg)* ; **Ha pa chome ur restad-gwin pe ur restad-jistr ba'r voutailh, vij(e) lar(e)t : Heñ (v)o mad d'ar bassajourien !** : Et lorsqu'il restait un reste de vin ou un reste de cidre dans la bouteille, on disait : Il sera bon pour les gens de passage ! *(Skrigneg)*

**PASSAAD** [pa'sɑːd-t] : [***passat*** 1499] vb. ; Tousser (cf. **PEUKAD**)

**Passaad a ra** : Il tousse *(Lannedern)* ; **Passeet neus** : Il a toussé *(Lannedern)* ; **Pa vijen à passaad da vad mo(d)-se vije lakeet ur servïed net ha laket ar larjênn ba-kreis ar servïed d'ablame d'an druani d'antreal, pa vije tommet din** : Lorsque je toussais pour de bon comme ça, on mettait une serviette propre et on mettait le chiffon graisseux au centre de la serviette afin que le graisse pénètre, vu que ça m'était chauffé *(Skrigneg)*

**PASSE** ['pasə] : [***passe*** 1892] ad. ; Passé

**Med passeet oa ar gouañw ha passe-mad !** : Mais l'hiver passa et se passa bien ! *(Lokarn)* ; **Hoñzh oa kalz yowankoc'h, hoñzh oa passe ugent la yowankoc'h 'vid ma mamm** : Elle était beaucoup plus jeune, elle était vingt ans passés plus jeune que ma mère *(Skrigneg)*

- **Te n'out passe-oad han(ou)t keit-ha + *vb.*** : Tu n'as pas passé l'âge de + *vb.* ; **Te n'out passe-oad han(ou)t keit-ha harlinke da gamarades ahe his-se !** : Tu n'as pas passé l'âge de chatouiller ta camarade là comme ça !? *(Skrigneg)*

**PASSEAL / PASSEO** [pa'seəl] [pa'sew] : [***paseal*** 1970] vb. ; Passer / & ad. ; Qui dépasse

✗ *m. dér.* : ***dibasseal, hadpasseal***

**Passe an dour din ! – Dal !** : Passe-moi l'eau ! – Tiens ! *(Skrigneg)* ; **Re bell é deus Uhelgoat ha vé ket gouïet pet(r)a bassev** : C'est trop loin du Huelgoat et on ne sait pas ce qui se passe *(Plouïe)* ; **Teue an dud war ar girji da sell deusountoñ passeal** : Les gens venaient sur les talus le voir passer *(Skrigneg)* ; **Un devezh, (e)n-ur basseal bourk Bolazeg** : Un jour, en passant le bourg de Bolazeg *(Skrigneg)* ; **Ma ouïefeh toud ar pezh zo bet passeet ga'n dra-h(e) !** : Si vous saviez tout ce qui s'est passé à cause de ça ! *(Plouïe)* ; **C'hwi oar walc'h oa laret vije da basseal, pugur ma vije yin bassee ket mad ! Nann** : Vous savez bien qu'on disait qu'il fallait passer, puisque s'il était froid, il ne passait pas bien ! Non *(Skrigneg)* ; **Me(d) mïoc'h amzer a bassee ba-ti ar *broker* (e)vid a bassee war e labour !** : Mais il passait plus de temps chez le courtier qu'il ne passait à son travail *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ha lake ar fissellenn a-raog ha gwraet ur skloum 'zigantoñ da basseal i zorn-all barzh kuit dèoñ da zifrekañ barzh da zond maes en-dro** : Et il mit une d'abord une ficelle et un nœud pour y passer son autre main afin d'éviter de se débattre à l'intérieur pour ressortir *(Kolloreg)* ; **Oho, amañ vé ket prestet toud an traou ar mod-se da toud ar re a bassev heñ !** : Hoho, ici on ne prête pas tout comme ça à tous ceux qui passent hein ! *(Landelo)* ; **Heñw roud ! Wa(r) 'n hent, dre-lec'h oa sañs(et) ar re-m(añ) da basseo** : Il se mit en route ! Sur le chemin, par là où ceux-ci étaient censés passer *(Kleden)* ; **Da-zigentañ noa bet passeet ba'r bourk da krec'h** : Au tout départ il était passé dans le haut du bourg *(Skrigneg)* ; **Passeal ba'h an ilis** : Passer dans l'église *(Skrigneg)* ; **Passeal an dilhad ba'n dour prop** : Passer le linge à l'eau claire *(Lannedern)* ; **Voa red passeal an dour, kar an tan voa ba amañ gi-mañ ba'r penn** : Il fallait passer l'eau, car le feu était ici-même au bout *(Speied)* ; **Heñw bassee e zorn war beg ar gwe** : Il passait sa main sur la cime des arbres *(Landelo)* ; **Houzh oa ur feurm hag a oa passeal kant devezh-arad barzh** : C'était une ferme qui dépassait les cent demi-hectares (50 h.) *(Plouïe)* ; **Dre-dal ti e vamm-gozh ranke-heñw passeal** : Il devait passer par la façade de la maison de sa grand-mère *(Sant-Hern)* ; **Ar vranell vije passeet ba'n toull** : On passait le taquet dans le trou *(Berrien)* ; **Ha vïe passeet ar reve war an dud yowank 'tro ugent la** : Les jeunes gens passaient le conseil de révision vers vingt ans *(Plouïe)* ; **Ar re-s(e) oa komañset d'o(be)r koat (e)vite, da basseial ar goañw** : Ils commencèrent à faire du bois pour eux, pour passer l'hiver *(Kleden)* ; **Bi oa laket ba'r hrañch, ma vise fall an amzer 'h ee an dud ga'r wentéres da wentañ, da basseal (a)naoñ** : On le

mettait dans la grange, si le temps était mauvais les gens prenaient la vanneuse pour le vanner le passer *(Berrien)* ; **Hezh zo un dèn dïamzeret, an dra-he sinifi « passeet e amzer » ma keres** : Ce type est dépassé, ça signifie qu'il est « hors-jeu » si tu préfères *(Plouïe)* ; **Passeal ar regl war ar bord blame da vusuliñ (a)naoñ just** : Passer la règle sur le bord pour le mesurer précisément *(Poullaouen)* ; **Ma mïe gallet tap (aha)nac'h c'hwi voa passeit deuzhtu !** : Si j'avais pu vous attraper vous y passiez de suite ! *(Plonee)* ; **(E)vid passeal ar boan-gov oa laret da Jañ-Mari** : Pour passer le mal de ventre on disait à Jean-Marie *(An Uhelgoat)* ; **Heñw hall daoñ bi braw ha yell, kar hezh neus passeet ba ur sil** : Il peut bien être beau et mûr, car il a passé dans un filtre *(Sant-Hern)* ; **Ur c'hontrad oa bet passeet (e)tre an dow neuhe ?** : Un contrat fut alors passé entre les deux *(Poullaouen)* ; **Ur wechad oan bet passeal ar permi** : À une occasion j'étais allée passer le permis *(Plouïe)* ; **Passeet oa ar riñvier gati hag e teue war ma lerc'h (a)taw** : Elle traversa la rivière et elle me suivait toujours *(Berrien)* ; **Blame d'ar loned da basseal** : Pour que les bêtes puissent passer *(Berrien)* ; **Passeal ree an devejou** : Les journées passaient *(Sant-Hern)* ; **Set(u) oa un', dow, ba beb puñs o tennañ dour deus ar puñs ha vise passeet ar c'hilornou dre ar jadenn tre da-beked ar bern plous** : Il y avait donc un, deux, à chaque puits tirant l'eau du puits, et les seaux passaient par la chaîne jusqu'au tas de paille *(Plouïe)* ; **Me meus ket gwraet (ne)med gwel ar wazh passeal ahe dalc'h-mad hag e-se aboe me meus joñj** : Moi je n'ai toujours fait que voir le ruisseau passer ici et ça d'aussi loin que je me rappelle *(Ponvel)* ; **Nin oa den e-bed 'chikour (a)ha(no)mp ! Me(d) an dra-he bassees euriou** : Nous n'avions personne pour nous aider ! Mais à ça tu passais des heures *(Lannedern)* ; **Ha teuemp da foñs ar feurm da veteg bord an hent da wel an otoiou passeal** : Et nous venions du fond de la ferme jusqu'au bord de la route pour voir passer les automobiles *(Skrigneg)* ; **Hag ar lou(a)rn oa passeet entretant, debet ar lapoussou toud** : Et le renard passa entre-temps, il mangea tous les poussins *(Landelo)* ; **N'essêen ket, n'é ket diskiñ oa, ar pezh meus disket beñ se zo deus ar pezh a gaosee an dud (e)n-ur basseal, n'é ket kaoseal an-heñi oa an dra-he** : Je n'essayais pas, ce n'était pas apprendre, ce que j'ai appris ben c'est de ce que les gens disaient en passant, ça ce n'était pas parler *(Berrien)* ; **Med ar stêr-Ellez ne bassee ket dre ene a-raog !** : Mais la rivière de l'Ellez ne passait pas par là avant ! *(Landelo)* ; **Goud(e)-se kàer no ar re-all passeal-passeal !** : Ensuite les autres auront beau passer et passer encore *(Plonee)* ; **Peus kime un tamm tamoues (e)vid passeal hezh 'ha (e)vid kaoud ar bleud d'ober bar(a)** : Tu n'as qu'un tamis pour le passer ma foi pour obtenir la farine pour faire le pain *(Plonee)* ; **Ree kime passeal ar mod-se ha vise o houll lojañ ha goude 'h ee roud** : Il ne faisait que passer comme ça et il demandait retraite et après il partait *(Lokmarïa)* ; **Hag an tank passeo ba-kreis bourc'h Kleden** : Et le tank passa au milieu du bourg de Cléden *(Kleden)* ; **Me basse kalz amzer ahe his-se** : Je passais beaucoup de temps là-même *(Skrigneg)* ; **Hag un dèn oa passeet 'biou daoñ ha lar a ree daoñ** : Et une personne passa près de lui et lui dit *(Kleden)* ; **Da basseal an nos ahe ha vije laket an tam(ou)es war ur girin, ur girin-pri hag vije tamoueset mod-se** : Pour passer la nuit là et on mettait le tamis sur la terrine, une terrine en terre cuite et on tamisait comme ça *(Pleiben)* ; **« N'i ket ga piw ? » 'N-hin' a lar hemañ 'n-ur basseal** : « Tu n'iras pas avec qui ? » Qu'il lui dit en passant *(Skrigneg)* ; **Ahe zo deut un' hag (e)mañ o kiriusañ, klass goûd pet(r)a bassev ba ti ar re-all** : Il y en a un qui est venu là et qui demande des renseignements, il cherche à savoir ce qui se passe chez les autres *(Plonee)*

- **A-neve passeet** ['ne:vəpa,se.d-t] : Récemment passé (-e) ; **Ahe oa e(rr)o trizeg pe be(va)rzeg la ha tr(i)-ugent 'benn-neu'n hag 'neve passeet ar bresel, ar re-m(añ)-ell oa uset o douar gate** : Là il avait atteint les soixante-treize ou soixante-quatorze (ans) pour-lors et la guerre récemment passée, eux autres avaient leur terre usée *(Ponvel)*
- **Be o hond da basseal** : Être en train d'y passer (mourir) ; **Aet oa-'ñw vall, vall-tre ! N'ey ket pell, 'hond dé basseal (e)ma** : Il va mal, très mal ! Il ne vivra pas longtemps, il va y passer *(Kleden)*
- **Digoueo da basseal** : Venir à passer ; **Ha digoueet oa ar person da basseial di-reg ar park** : Le recteur vint à passer devant le champ *(Kleden)*
- **Laezh passeet** : anc. Lait écrémé ; **« Laezh passeet » vije gwraet deuh ar laezh ekremet gwich-all, pa vije tenn(et) ar c'hoaien kuit** : On appelait autrefois le lait écrémé « du lait passé », lorsqu'on enlevait la crème *(Skrigneg)*
- **Losken da basseal** : Laisser passer / Autoriser à passer ; **Sete (a-)benn ar fin hañw oa losk da basseal oa** : Alors en fin de compte il était autorisé à passer *(Plonee)*
- **Passeal (a-)nes beañ gwelet** : Passer inaperçu ; **Ya, med korved-braw walc'h oa, med memes-tra ! Ah ! Me lar dit oa ket passeet 'nes na oa gwelet ! Kar gweled un' en oad-se ga un tamm kosh chort berr-berr-berr c'hoazh !** : Oui, mais elle était assez bien foutue, mais quand-même ! Ah ! Je te dis qu'elle n'était pas passée inaperçue ! Car voir une de cet âge-là avec un vieux short hyper court en plus *(Skrigneg)*
- **Passeal ba penn *ub.*** : Passer par la tête de *qqn.* ; **Petra oa passeet ba penn ar chô-limon ?** : Qu'était-il passé dans la tête du limonier ? *(Poullaouen)*
- **Passeal braw** : Bien se passer ; **Sell, beñ toud an traou basse braw** : Regarde, ben tout se passe bien *(Ar Fouillez)*
- **Passeal e amzer (o/é / da) + *vb.*** ; Passer son temps à + *vb.* ; **Ha be vije tud ha' né ket gwraet (ne)med passeal o amzer prossesiñ** : Il y avait des gens qui n'ont fait que passer leur temps à faire des procès *(Ponvel)* ; **Passeal reent toud o amzer d(é) ziharzho war-lerc'h vis(e) troc'h(et) an ed ha dorn(et) an traou...** : Ils passaient tout leur temps à défricher les talus après qu'on avait coupé le blé et battu *(Kergloff)*
- **Passeal gad e (gamïon, oetur...)** : Passer en (camion, voiture...) ; **Heñ bassee ga e gamïon hag a zespune ar pezh nije prenet** : Il passait en camion et collectait ce qu'il avait acheté *(Berrien)*
- **Passêt an Tri-Roue ha ar C'harr-Kamm gantoñ** : Il a perdu la boule (mot-à-mot : Passées sont la Ceinture d'Orion et la Grande Ourse avec lui) ; **Komañs é dé goll e benn gantoñ, hezh é passêt an Tri-Roue ha ar C'harr-Kamm gantoñ !** : Il commence à perdre la tête, il a perdu la boule ! *(Kleden)*
- **Santañ *udb.* passeal** : fig. Sentir *qqchose* passer ; **Hag ar vinell oa ba he vri deja ha me ma tap (a)nèi ba kostenn ma rèr ha beñ moa santet (a)nèi passeal hañ** : Et elle avait déjà la muselière au nez et je me la suis prise sur le côté de mon cul eh ben je l'avais sentie passer hein *(Ponvel)*

**PASSIANTIÑ** [pa'sjɑ̃nt(i)] : [***patianti*** 1647] vb. ; Patienter

**Kaol-moc'h, emsa(wo)c'h é passiant' ha displant(añ) (a)nê ga'n dorn, ar mod-ell, 'benn ur sun(v)ezh war-lerc'h, 'benn-neu'n (e)ma-hè hadpartïet (a)darr(e) !** : Du rumex, il est préférable de patienter et de les arracher à la main, sinon, une semaine plus tard, pour-lors ils repartent à nouveau ! *(Kleden)*

**PASSIANTED** [pa'sjɑ̃ntə(d-t)] : [***patientet*** 1519] n.f. ; Patience

**Den e-bed ba'n ospital nise bet ar bassianted da roiñ he boued dèi** : Personne à l'hôpital n'aurait eu la patience de lui donner à manger *(Plouïe)* ; **An dra-he vije disket a-bred, diskiñ kroched, 'n hini na ket passiante(d)** : On apprenait ça tôt, apprendre le crochet, celui qui n'avait pas de patience *(Skrigneg)* ; **Ma ! Passianted peus (me)mes-tra heñ ! Benn o(be)r toud...** : Eh bien ! Tu as tout de même de la patience ! Avant de tout faire... *(Motre)* ; **Med me ma ket passianted dé jom dé (ho)vel(ed), me basseè (a)nèi war 'r *meule électrique* ba-ti mamm Anne-Marie ba du-nt** : Mais moi je n'avais pas de patience pour rester battre, je la passais sr la meule électrique là-bas chez la mère de Anne-Marie *(Kleden)*

**PASTE / PASTI / PATE** ['pa(s)te] ['pa(s)ti] : [***pastez*** 1499] n.m. ; (du) Pâté

**Kourailhou ar pe-moc'h, an dra-he vije laket ba'h ar pate pe ba ar saossisson !** : La fressure du cochon, on mettait ça dans le pâté ou dans le saucisson ! *(Skrigneg)* ; **Lod gate a-wechou vije keme(d) ar c'hafe hag a vije toud kêr, pate 'ha hag ar c'hafe** : Avec certains parfois il n'y avait que le café et il y avait tout le village, du pâté alors et du café *(Berrien)* ; **Pad ar su(zhu)n a vije kajimant tamm kig e-bed da zibiñ, me(d) pa 'h eemp ar mo(d)-se a vije : Soubenn ! Kig-soubenn ! Dow sort pate ! Silzig !** : En semaine on ne mangeait quasiment pas de viande, mais lorsque nous allions comme ça, il y avait : De la soupe ! Du pot-au-feu ! Deux sortes de pâtés ! Des saucisses ! *(Skrigneg)*

- **Melin-bate** : Moulin à pâté / Hachoir à viande ; **Da zrailh(añ) ar c'hig, ar vel'-bate ahe** : Pour hacher la viande, le hachoir à viande là *(Plouïe)* ; **Ar vel'-bate oa ket bras, gis-se vij(e) ket gwraet re heñ !** : Le moulin à pâté n'était pas grand, ainsi on ne faisait pas trop hein ! *(Berrien)* ; **Brem(añ) vé gwraet ga'r vel'-bate, me(d) neuhe oa ket re-elektrik** : De nos jours on fait au moulin à pâté, mais alors ce n'étaient pas des électriques ! *(Berrien)*
- **Pasti-penn** ['pasti'pɛn] : Pâté de tête ; **Ahe vije laket an depouilhou deuh ar pe-moc'h war an treid hag ar penn, ma vije ket gwraet pasti-penn vije lak(et) ar penn** : On mettait là les dépouilles du cochon sur les pieds et la tête, si on faisait du pâté de tête, on mettait la tête *(Kallag)* ; **Ha d'o(be)r pasti-penn oa ket 'n tu-ell daoñ hañ ! Mad vij(e) hardi !** : Et il n'y avait pas meilleur que lui pour faire du pâté de tête hein ! Il était super bon ! *(Kallag)*
- **Pate-yir** : Pâté de volaille ; **Ha' res pate ? Pate-yir, nann ? N'eus ket voien d'o(be)r ?** : Et tu fais du pâté ? Du pâté de volaille, non ? Y a pas moyen de faire ? *(Plouïe)*

**PASTELL** ['pastəl] : [***pastell*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [pas'tɛlu]) ; Gros morceau (de beurre)

**Ha blam da lakad ur bastell amann barzh** : Et pour qu'on y incorpore un gros morceau de beurre *(Kergloff)*

**PATATES** [pa'tatɛz-s] : [***patatez*** 1876] coll. (sing. **-enn** [pata'teːzən] / sing. pl. **-ennou** [patate'zɛnu]) : Patates / Pommes de terre (cf. **PATO / AVALOU-DOUAR**)

**Krivinet é ar patates** : Les patates sont gratinées *(Skrigneg)* ; **Fouesket ar patates** : Les patates sont abîmées *(Plouïe)* ; **Ur ouenn fall a batates** : Une mauvaise espèce de pommes de terre *(Berrien)* ; **Diboueo ur sac'had-patates** : Soulever un sac de patates *(Plouïe)* ; **Toullou-preñw zo ba'r patates** : Il y a des trous de ver dans les patates *(Plouïe)* ; **Braw vo ar patates ar bla-mañ** : Les patates seront belles cette année *(Skrigneg)* ; **Hag un toullad-patates oa 'e** : Et il y avait aussi une portion de patates *(Skrigneg)* ; **Me meus pe(va)r sort patates** : J'ai quatre sortes de patates *(Landelo)* ; **Patates mad ga kreien war-horr(e)** : De bonnes pattes recouvertes de gratiner *(Plouïe)* ; **Patates vije tennet fin ar bla** : On tirait les patates à la fin de l'année *(Skrigneg)* ; **Patates kroc'heneg goud(e)-se** : Ensuite des patates en robes des champs *(Berrien)* ; **Aet é blod ar patates** : Les patates sont devenues molles *(Plouïe)* ; **Beañ zo patates abretoc'h an eil 'vid egile, rummachou** : Il y a des patates plus hâtives que d'autres, des espèces *(Skrigneg)* ; **Pilet ar garrigell ha saotreet ar patates** : La brouette est renversée et les patates déversées *(Plouïe)* ; **Deus d'i lein 'ta ! Poah é ar patat(e)s !** : Viens manger donc (repas de midi) ! Les patates sont cuites ! *(Skrigneg)* ; **Kig, bon un tamm rost ha patates an dra-he zo ur meus !** : De la viande, bon un peu de rôti et des patates ça c'est un mets ! *(Berrien)* ; **Suilhet é ar patates, chomet eint re bell war an tan** : Les patates sont brûlées, elles sont restées trop longtemps sur le feu *(Plouïe)* ; **Pé waskes war patates fouesk neuhe teu (e)vel dour deusoute** : Lorsque que tu presses sur des patates mollasses il en sort comme de l'eau *(Plouïe)* ; **Legumaj vije : Patates vije bemde deja ! An dra-he oa ur pred bemde** : Il y avait des légumes : Il y avait déjà des patates chaque jour ! C'était un repas quotidien *(Skrigneg)* ; **Vije troc'het un tamm, beñ benn da lakad ga'r patates neu'n da greis-te !** : On coupait un bout, ben pour mettre alors avec les patates à midi ! *(Skrigneg)* ; **Hag i wreg oa ket klañw na mann, pugur oa 'kan(añ) 'n-ur beilh(añ) hi vatates da greis-te** : Et sa femme n'était pas malade ni rien, puisqu'elle chantait en épluchant les patates à midi *(Skrigneg)* ; **Ya patates vije gwerzhet i(v)e ha d'ar gar, vije kasset ar patates d'ar gar, Pont Ar C'houssic** : Oui on vendait aussi des patates et à la gare, on envoyait les patates à la gare, Pont Ar C'houssic (Scrignac) *(Berrien)* ; **Deuh an nos vise patates ha kig-sall bemde, an dra-he oa ar meus a vije bemde** : Le soir on avait des patates au lard quotidiennement ; c'était le bon plat quotidien *(Lokmarïa)* ; **Ar patates neus(e) d'ar mar(e)-te oa ar moni vije toud (e)vid prenañ temz ha (e)vid prenañ traou ar mod-se** : Les patates alors à cette époque-là étaient la monnaie qu'il y avait pour acheter de l'engrais et pour acheter des trucs comme ça *(Plouïe)* ; **An dra-he zepand ! Pudur ba ar patates, houzoh walc'h, so lod hag a zo a-bred ha lod ha' zo divêtoc'h** : Ça dépend ! Puisque dans les patates, vous savez bien, il y en a certaines qui sont hâtives et d'autres qui sont plus tardives *(Skrigneg)* ; **Matrehe gaveint tro-walc'h (a) draou hardi ha pé vé ket kin ba lec'h-all teuient d'ar patates** : Peut-être trouvaient-ils assez de choses, et quand ils n'ont plus ailleurs ils s'attaquaient aux patates *(Plouïe)* ; **Digentañ ar re-gentañ oa deut oa ar *Bintje*, a-raog vije**

**patates ru ha neuhe re-wenn, ar re-he oa *Abondances*** : Au départ les premières qui étaient apparues étaient les Bintjes, avant il y avait alors des patates rouges et des blanches, c'étaient les Abondances *(Skrigneg)* ; **Med bremañ ar re bord ar mor ahe (a)n-heñi ra ar patates hag a teuont da werzhañ dre amañ bremañ, ya** : Mais maintenant ceux du bord de mer là sont ceux qui font les patates et qui viennent vendre par ici maintenant, oui *(Berrien)* ; **Oan komañs d'ober patates seleksionet ha meus choñj oaint trïet ha-toud ha prest d'hond toud kuit** : J'avais commencé à faire des patates sélectionnées et je me rappelle qu'elles étaient triées et-tout et toutes prêtes à partir *(Plouïe)* ; **Ha sod ar c'heseg ga'r patates ! Ha oa ket mad reiñ re dê, petramant a 'n-om ga(v)ent re inervet ga'r patates !** : Et les chevaux raffolent des patates ! Il ne fallait pas trop leur en donner, sinon ils devenaient trop énervés à cause des patates ! *(Skrigneg)* ; **Ha tennet ga ar bac'h ! Med 'lem a vije laket kalz vije divichou 'mes-tra da dennañ patates, 'n-om jikour ree an dud da dennañ patates** : Arrachées au croc ! Mais là où en en mettait beaucoup, il y avait quand-même des journées pour arracher les patates, les gens s'entraidaient pour arracher les patates *(Ar Fouillez)* ; **Ah ! Pass lar(e)d an dra-he ! Ho keme(d) lar(e)d lar (v)o poah ar chig kentoc'h, an dra-he ra kalz grannoc'h ! Lec'h lar(ed) é poah ar patat(e)s !** : Ah ! Ne dis pas ça ! Tu n'auras plutôt qu'à dire que la viande sera cuite, ça fait plus distingué ! Au lieu de dire que les patates sont cuites ! *(Skrigneg)* ; **Chañ-Maï vïe debet patates daoñ ba'r park, yeo ! Ha na klask(et) goûd ga pet(r)a vïent debet 'è…** : Les patates de Jean-Marie sont mangées dans le champ, si ! Aussi il chercha à savoir par quoi elles étaient mangées… *(Poullaouen)* ; **Ar mod-se reemp ur boupeenn, (a-)wechou vije gwraet ga seulamant un tamm koat ha nije dow droad ha vije laket diw vrec'h daoñ ha un tamm penn ga ur batatesenn** : Nous faisions une poupée comme ça, parfois on faisait seulement avec un bout de bois qui avait deux pieds et on lui mettait deux bras et une espèce de tête avec une patate *(Skrigneg)* ; **Ha me a ra patates din ma-hun ahe his-se war an treber zo ahe his-se war an tan hag kajimant ba'r glow ha rañw patates din ma-hun hag a zebon 'nê ga laezh-ribout ha me lar dit 'h on papred ba'h ar feurm barzh Vergam ! Hag a lakon ma chidour(e)n war an daol !** : Et je me fais des patates pour moi seule ici-même sur le trépied qui se trouve là-même sur le feu et quasiment dans la braise et je me fais des patates pour moi seule et je les mange accompagnées de lait-ribot et je peux te dire que je suis toujours à la ferme au Vergam ! Et je mets mon chaudron sur la table ! *(Skrigneg)*

- **An heñi had i batates deiezh gwener ar gr(o)as / So sur dé gaoud patates bras !** : Celui qui plante ses patates le vendredi saint / Est sûre d'avoir de grosses patates ! *(Kleden)*
- **Chidour(e)n-patates** : Chaudron dans lequel on fait les patates ; **Ba'r chidour'n-patates vije gwraet ha vije gwraet tan war ar golo** : On faisait dans le chaudron dans lequel on faisait les patates et on fait du feu sur le couvercle *(Skrigneg)*
- **Despunadeg-patates** : Ramassage de pommes de terre ; **'N-om jikour ree an dud da labourad, an dornadejou, an despunadeg-patates, 'vi(d) ar petrabes vise un tamm 'è chikouriou** : Les gens s'aidaient pour travailler, les battages, les ramassages de pommes de terre, il y avait également quelques aides pour les betteraves *(Kergloff)*
- **Dibiñ patates bi(he)n ha patates bras** : Être un peu ric-rac / Vivre chichement (mot-à-mot : Manger des petites patates et des grandes) ; **Ga hezh vé debet patates bi(he)n patates bras alïes** : Il est souvent un peu ric-rac *(Plouïe)*
- **Digaolañ ar patates** : Effaner les patates *(Plouïe)*
- **Digillidiñ ar patates** : Dégermer les patates *(Plouïe)*
- **Digorzenniñ ar patates** : Effaner les patates ; **Trec'hiñ ar c'horz, digorzenniñ ar patates** : Couper les fanes, effaner les patates *(Skrigneg)*
- **E(rr)o é isel an dour ga e batates** : Il est à l'article de la mort / Il a le cigare au bout des lèvres (mot-à-mot : arrivée est basse l'eau avec ses patates) ; **Aet é da flutañ ! E'o é isel an dour ga e batates** : Il est parti chier accroupi ! Il a le cigare au bout des lèvres *(Ponvel)*
- **Friko(u)-patates** : Fricot de patates ; **Friko-patates ga ur bern kig warnoñ 'ha** : Un fricot de patates avec beaucoup de viande ma foi *(An Uhelgoat)* ; **Ah ! Pé vis(e) dornadejou vis(e) gwraet frikou-patates** : Ah ! Lorsqu'il y avait des battages on faisait un fricot de patates *(Kergloff)*
- **Ginou-patates** : Idiot (-e) (du village) *(Plouïe)*
- **Kaol-patates** : Fanes de patates *(Plouïe)*
- **Kignañ patates** : Éplucher les patates *(Plouïe, An Uhelgoat)*
- **Korz-patates** : Fanes de patates ; **Me meus bet klêt o(be)r korz-patates dalc'h-mad !** : J'ai toujours entendu dire « korz-patates » ! *(Skrigneg)*
- **Lak ar patates da gillidiñ** : Mettre les patates à germer ; **Laket é da batates ganes da gillidiñ ?** : As-tu mis tes patates à germer ? *(Plouïe)*
- **Lak ar patates da voutañ** : Mettre les patates à germer ; **C'hoazh, me lakee ma re barzh hanter mis-kenver ba ur gleietenn da voutañ** : Et encore, moi je mettais les miennes à germer dans une clayette à la mi-janvier *(Skrigneg)*
- **Patates moc'h** : Patates pour les cochons **Vij(e) kemed *Abondances,* patates-moc'h** : Il n'y avait que des Abondances, des patates pour les cochons *(Skrigneg)*
- **Peilhañ patates** : Éplucher les patates *(Skrigneg, Berrien)*
- **Sevel douar (d' / deus) ar patates** : Buter les patates ; **Ur tamm soc'h dé se(v)el douar deus ar patates** : Un petit soc (butoir) pour buter les patates *(Kleden)* ; **Neuhe a'h on prest deja da sevel dou(a)r da ma vatates** : Alors je suis déjà prête à buter mes patates *(Skrigneg)*
- **Tennadeg-patates** : Journée d'arrachage de pommes de terres ; **Amañ (e)ma an dennadeg-patates !** : Il y a ici la journée d'arrachage de pommes de terres *(Skrigneg)*
- **Tennañ-patates** : Arrachage de pommes de terres ; **Un devezh tennañ-patates** : Une journée d'arrachage de pommes de terres *(Plouïe)* ; **Oh ! 'Benn arc'hoazh n'i ket d'ar skol ! Amañ (e)ma ar patates da dennañ !** : Oh ! Demain tu n'iras pas à l'école ! Ici y a les patates à arracher ! *(Skrigneg)*

- **Yod-patates** : Purée de pommes de terres (m-à-m. bouillie (de) patates) ; **Me(d) yod-patates a egzist a'ha ! Me meus bet klêet mamm-gozh ga kaos yod-patates : A lake un tamm bleud hag a lake patates da-heul 'e hag a ree yod-patates deuh an dra-he** : Mais la « bouillie de patates », ça existe ma foi ! Moi j'ai entendu ma grand-mère parler de la « bouillie de patates » : Elle mettait un peu de farine et elle mettait aussi ensuite des patates et elle appelait ça de la « bouillie de patates » *(Skrigneg)*

**PATELLEG** [pa'tɛləg-k] : [***patellek*** 1919] n.m. (pl. **-ed** [patɛ'lɛːgəd-t]) ; Pataud

**An dresenn dowbenneg henpenna ar patelleg** : La ronce marcottée renverse le pataud *(Kergrist)*

**PATER** ['patɛr] : [***pater*** XVI[e]] n.f. & n.m. (pl. **-iou** [pa'tɛrju]) ; Pater / Prière (cf. **PEDENN**)

**Heñ vïe 'h o(be)r un tamm pater neuhe** : Il faisait alors une petite prière *(An Uhelgoat)* ; **Ale ! Bremañ 'h amp d'o(be)r ur pater da hemañ so maro !** : Allez ! Je vais maintenant faire une prière à lui qui est mort ! *(Skrigneg)* ; **Pad an Añjelus (e)moc'h sañs(et) d(é) lar(ed) ur pater, (e)moc'h sañs(et) d(é) heuilh an Añjelus** : Pendant l'Angélus, tu es censé dire une prière, tu es censé suivre l'Angélus quoi *(Laz)* ; **Vïe lar(e)t ar bater a-raog mond da gousked ha yeent d'an aver(e)nn d'ar sul ha vise lar(e)t ar bater deuh ar mintin** : On disait la prière avant d'aller dormir, ils allaient à la messe le dimanche et on disait la prière le matin *(Lannedern)* ; **An dra-he oa an eur hag a teuie an otro-person d'ar mare-se deus ar c'host-all d'ar lenn d'ober e bateriou diveo d'an ilis** : C'était l'heure à laquelle le recteur venait à cette époque-là, de l'autre côté du lac, pour faire ses dernières prières à l'église *(An Uhelgoat)* ; **Ha pater ! Nondidïe ! Ni meump disket pater ya ! Ha me ma kredet ar re-he, me vije aet seures a-walc'h d'ar poent-se !** : Et des paters ! Nom de Dieu ! Nous avions après des paters oui ! Et j'y ai cru, je serais bien devenue sœur à ce moment-là ! *(Skrigneg)* ; **Matre'n, matre'n ur bater, ur rimodell sur** : Peut-être, peut-être une prière, une comptine sûrement *(Kleden)* ; **Pa oamp deut d'ar skol d'ar gouent vijemp kass(e)t da wel toud ar re-varo d'o(be)r ur pater** : Lorsque nous revenions de l'école du couvent, on nous amenait voir tous les défunts pour faire une prière *(Skrigneg)* ; **Hag sete meus dispaket ar pater** : Et j'ai donc déballé la prière *(Pleiben)* ; **Ya ha goude vije ur plac'h ha neuhe oa ba keme(n)t parrous oa toud oa tud gis-se, teue da lared ar pater !** : Oui et après il y avait une femme, c'était alors dans quelque commune que ce soit comme ça, qui venait dire la prière ! *(Berrien)*

**PATINAÑ** [pa'tiːnə] : vb. ; Patiner

**An trakteur ree kemed patinañ (a)nèoñ, pugur oa ket hent (e-)bed, oa ket heñchou (e)vid an trakteuriou, oa kemed ar roc'h partoud !** : Le tracteur ne faisait que patiner, puisqu'il n'y avait aucune route, il n'y avait pas de routes pour les tracteurs, il n'y avait partout que de la roche ! *(Speied)*

**PATO** [pa'to] : coll. (sing. **-(d)enn** [pa'toː(d)ən] sing. pl. **-dennou** [pato'(d)ɛnu]) ; Patates / Pommes de terre (cf. **PATATES / AVALOU-DOUAR**)

**Pato peilh ha-toud** : Des pommes de terre en robe des champs *(Kergrist)* ; **N'eus ket pato kin ? – Geus !** : Il n'y a plus de patates ? – Si (il y en a) *(Kergrist)* ; **Tamm pato (e-)be(d) ?! Ga pet(r)a vagi 'nê ?!** : Pas de patates du tout ?! De quoi vas-tu les nourrir ? *(Lokarn)* ; **Pé vije un eured pe pé vije un dennadeg-pato** : Lorsqu'il y avait une noce ou lorsqu'il y avait une journée d'arrachage de patates *(Plourac'h)* ; **Peliañ pato** : Éplucher des patates *(Poullaouen)* ; **War-lerc'h a vise tenn(et) ar pato vise gwraet ur vest d'an nos** : Après qu'on eut arraché les patates on faisait une fête la nuit *(Ponvel)* ; **Ha pet(r)a ri dê ? Ped ? Pegem(ent) a bato laki dê ?** : Et que leur feras-tu ? Combien ? Tu leur mettras combien de patates ? *(Lokarn)* ; **Gwelc'h a rees 'nê ha' lakes 'nê ba'n dour, a-peu-prè matre'n ugent pe dregont litrad-dour ha zelc'hes taol hor(e)n barzh da dour da-beked ken teu ar batoenn war ar gourr(e)** : Tu les laves et les mets dans l'eau, peut-être à-peu-près vingt ou trente litres d'eau et tu continues de mettre du sel dans ton eau jusqu'à ce que la patate remonte à la surface *(Kallag)* ; **Hag vije laket an dour da virviñ war an tan ha vije laket teir batoenn vras barzh** : Et on faisait bouillir l'eau sur le feu et on y mettait trois patates *(Kallag)* ; **Peilh ar pato ha prepar(añ) un dra m(e)nneket da zib(iñ) da greis-te ha roiñ un taol-skub ba 'n ti !** : Éplucher les patates et préparer quelque chose à manger à midi et donner un coup de balai dans la maison ! *(Karnod)* ; **Añchou-pato** : Des sillons à patates *(Poullaouen)*

- **E(rr)i é bihen an dour ga'r pato** : Il est au bord de la faillite *(Plourac'h)*
- **Poazh é ar pato** : Il est au bord de la faillite *(Plourac'h)*
- **Tennéres-(pato/patates)** : Arracheuse de pommes de terres ; **Ha ba ti ma zud-kàer oa bateuj, oa dennéres-pato, oa etalon, sell toud oa !** : Et chez mes beaux-parents il y avait la batteuse, l'arracheuse de pommes de terres, il y avait un étalon, voilà y avait tout ! *(Poullaouen)*

**PATOUILHAD** [pa'tuʎəd-t] : [***patouillad*** 1890] vb. ; Patauger / Flapoter (et donc par ext. : se salir (avec), se dégueulasser (avec))

**Patouilhad a ra ga'n dour ha ga'r pri** : Il patauge dans l'eau et la boue *(Plouïe)*

**PATRÏOT** [patrijɔt] : n.m. (pl. **-ed** [patri'jɔtəd-t]) ; Patriote / Résistant

**An Alamanted oa 'n-om ga(v)et as(e) ha oagn unneg 'tibiñ o lein amañ, unneg patrïot ha goud(e)-se oagn bet kroug(et)** : Les Allemands s'étaient retrouvés là alors qu'il y en avait onze qui dînaient ici, onze résistants et ensuite ils furent pendus *(Ponvel)* ; **Med amañ an ti, oa poahet tou'n traou ba kêr, kar oa patrïoted oa 'tibiñ amañ, ga'n daol ar mod-se 'vel (e)ma amañ bremañ an ti** : Mais ici la maison, tout fût brûlé dans le hameau, car des résistants mangeaient ici, la table ainsi comme la maison est maintenant *(Ponvel)*

**PATROÑ** ['patrɔ̃] : [***patron*** 1633] n.m. (pl. **-ed** [pa'trɔ̃:nəd-t]) ; Patron / Chef / **PATRONES** [pa'trɔ̃:nəz-s] : [***patronez*** 1849] n.f. (pl. **-ed** [patrɔ̃'ne:zəd-t]) ; (sainte) Patronne / Chef

**Ar bla deg ha tri-ugent, ar batrones lare demp** : En soixante-dix, la patronne nous dit *(Lokarn)* ; **Din-me zo laret ga'r patroñ mond da gassed hezh d'an eskob !** : C'est à moi que le patron a dit d'aller l'apporter à l'évêque ! *(Plonee)* ; **Ha sete heñw houlle, p'oa-hañw deut ba'n ti neuhe, piw oa ar patroñ** : Et il demanda, lorsqu'il entra dans la maison, qui était le patron *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Me é ma'hat ar patroñ amañ hi-mañ** : Apparemment c'est moi le patron ici *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ha i batroñ oa digouêt ur mar(e) benneket war-lerc'h ha ka(v)et e Dieñ-Boñ ga ar c'harr** : Et son patron arriva un certain moment après et il trouva son Tiens-Bon avec la charrette *(Kleden)* ; **Hag ar patroñ, an otro vïe fougeet gwel ar paotr-deñved tond d'ar gêr ga e deñved** : Et le patron, le monsieur était fier de voir le berger venir à la maison avec ses moutons *(Landelo)* ; **Oh neu'n vis(e) kontant ar patroñ ma vise gwraet ur bern traou ! Ha ma vïent gwraet mad** : Oh alors le patron était contant si on faisait un tas de choses ! Et si elles étaient bien faites *(Kleden)* ; **Ha ma'hat an heñi-gozh oa ba'n tu-se hag ar patroñ, heñ oa ba'n tu-ell...** : Et probablement que la vieille était de ce côté et le patron, il était de l'autre côté... *(Ponvel)* ; **Beñ ur fet vras é-i hag amañ ar patroñ, sete Sant-Herbod é patroñ ar loned-korn** : Ben c'est une grande fête et ici le patron, Saint-Herbot est donc le saint patron des bêtes à cornes *(Plonee)* ; **Toud ar loned oa gwerzhet 'vid pêo ar pezh nôa-heñw dé roïñ d'e batroñ** : Toutes les bêtes furent vendues pour payer ce qu'il devait donner à son patron *(Sant-Wazheg)*

**PATRONAJ** [pa'trɔ̃:nəʒ-ʃ] : [***patronaj*** 1992] n.m. (pl. **-ou** [patrɔ̃'nɑ:ʒu]) ; Patronage

**Ni oa bet dïodet d'hond da zigentañ da wel ar sinema d'ar patronaj** : Nous avions été conseillés d'aller d'abord voir le cinéma au patronage *(An Uhelgoat)* ; **Renet oa ar patronaj ga'r vêleien** : Le patronage était conduit par les prêtres *(An Uhelgoat)*

**PATURAJENN** [paty'rɑ:ʒən] : n.f. (pl. **-ou** [patyra'ʒɛnu]) ; Pâture (cf. **PEURACHENN**)

**Ya, med ar saout memes-tra zo gwelloc'h 'ha peuriñ melchon bihen ba'h ar park ! Ur baturajenn vad !** : Oui, mais les vaches sont quand-même mieux à paître du petit trèfle dans un champ ! Une bonne pâture ! *(Sant-Nigouden)*

**PAVE** ['pɑ:və] : n.m. (pl. **pavïou** [pa'viw]) ; Pavé

**Houzh skôe hi bazh war an douar kaled, an dra-he ree « tak, tak » war ar pavïou ba Montroulez** : Elle cognait son bâton sur le sol dur, ça faisait « tac, tac » sur les pavés à Morlaix *(Plouïe)*

**PAW / POW** [paw] [pɔw] : [***pau*** 1499] n.m. ; Patte / Pied (d'outil)

**Ar c'habow zo un dra m(e)nneket ar mo(d)-se 'è : Tamm traou koat gwraet ar mo(d)-se founnus, tri pe be(va)r fow, an dra-he n'é ket gwraet 'vid padañ, an dra-he n'é kime(d) un tammig 'vi(d) se(v)el o rèr un tammig 'ziwar 'n douar** : Le « kabow » c'est aussi quelque chose comme ça : Des trucs en bois fais à la va-vite, trois ou quatre pieds, ce n'est pas fait pour durer, ce n'est que pour lever un tout petit peu leur cul du sol *(Laz)*

- **Lip-e-baw** : ad. ; Délicat / Gourmet

**PAWATA** [pa'wata] : [***paoata*** 1876] vb. ; Taper (avec ses pattes, animaux)

**Ar c'heseg oa pawata gad o zreid a-raog** : Les chevaux tapaient de leurs pattes avant *(An Uhelgoat)*

**PAWGLEI** ['pawglɛj] : [cf. ***pau*** 1499] ad. ; Gaucher (-ère)

**Papred zo tud ha' labour ha' skriv ha-toud ga o zorn klei, hègn zo pawglei !** : Il y a toujours des gens qui travaillent et écrivent et tout de la main gauche, ils sont gauchers ! *(Plouïe)*

**PÉ** [pe] : conj. ; Quand / Lorsque (cf. **PA**)

**PE** [pe] : [vx. br. ***pe***] conj. ; Ou-bien / Ou

**Pe mank a rê ur lon pegur oa kig petrame vïe gwraet evid ober laezh** : Ou-bien il voulait un animal pour sa viande ou alors c'était pour faire du lait *(Plouïe)* ; **Med eürusamant ! Pemp pe c'hwec'h la so, seizh la so, n'añw ket kin pugur meus ket kapassite** : Mais heureusement ! Il y a cinq ou six ans, sept ans que je ne vais plus puisque je n'ai plus la force *(Skrigneg)* ; **Gwel a res bremañ vent badeet toud pe vé an dud assames pe vent ket ! Gwel a res pe-naos é cheñch(et) an traou ?!** : Tu vois de nos jours ils sont baptisés, que les gens soient ensemble ou non ! Tu vois comment les choses ont changé ! *(Skrigneg)* ; **Beñ, goulskoude vije gwraet yod ha traou mod-se, an dra-he oa aes a-walc'h da lonkañ, med 'vid goûd pe oa re domm pe oa ket vije gwraet an dra-he ka(s)imant-sur** : Ben, pourtant on faisait de la bouillie et des trucs du genre, c'était facile à avaler, mais on faisait ça très certainement pour savoir si elle était chaude ou non *(Skrigneg)*

**PE** [pe] : [vx. br. ***pe***] m. inter. ; Quel (-le)

- **Pe-oad** : Quel âge ; **Med pe-oad a oa ?** : Mais quel âge avait-elle ? *(Plouïe)* ; **Deja oa pevar bla war'n-ugent ! Pe ugent la, me oar pe-oad oa... Med n'ounn ket 'hañw n'é ket pevar bla war'n-ugent** : Elle avait déjà vingt-quatre ans ! Ou vingt ans, je ne sais quel âge... Mais je ne sais pas si ce n'est pas vingt-quatre *(Skrigneg)*

**PE-A-DRA** [pe-a'dra.] : [***pe á dra*** 1633] n.m. ; Des biens / & ad. De quoi

**Ha hañw oa gwraet ur listenn daoñ « ga pe-sort merc'hed dañsal » ! Ar merc'hed oa toud pennherésed ha met(r)amant na pe-a-dra pe un dra mennañket ar mo(d)-se** : Et on lui fit une liste « avec quelles femmes

danser » ! Les femmes qui étaient toutes filles uniques ou alors qui avaient des biens ou quelque chose comme ça *(Skrigneg)*

**PE-HANO** [pe'hɑ̃ːno] : [***pe hano*** 1659] pron. interr. ; Quel nom

✗ *syn.* : ***pe-sort hano, pezh-ano*** ; & *cf.* : ***hano, ober deus ub.***

**N'ounn ket pe-hano oa** : Je ne sais quel nom il avait *(Plouïe)* ; **Pe-hano oa hezh deja ?** : Quel nom avait-il déjà ? *(Skrigneg)* ; **Meus ket choñj pe-hano é ar verc'h vihen 'è** : Je ne me rappelle plus non-plus quel nom la petite fille porte *(Skrigneg)* ; **Med daon ! Pe-hano zo laret demp deja !?** : Mais diantre ! Quel nom nous a-t-on dit déjà !? *(Skrigneg)* ; **Pe-hano oa ? Daon ! Kaoud a ra diñ an dra-h(e) lar un dra m(e)nnañket di(n)-m 'e...** : Quel nom avait-elle ? Dam ! Je crois bien que ça me dit aussi quelque chose... *(Skrigneg)* ; **Hag un'-all oa c'hoazh hag a teue, pe-hano oa hezh ? Oa heñ oa deus koste Motreff ahe pe me oar pe-lec'h...** : Et encore un autre qui venait, il avait quel nom ? Il était du côté de Motreff là ou je ne sais où... *(Skrigneg)*

**PE-LA** [pe'lɑː] : pron. interr. ; Quelle année

**A vise sterd ar blavezh, pe-la mamp kuiteet ? *En 46*** : L'année était dure, quelle année avons-nous quitté ? En 46 *(Berrien)*

**PÊ / PÊI** [pɛː] [pɛj] : [***pae*** XVe] n.m. (pl. **-ou** ['pɛːu]) ; Paie / Salaire

**Me meus ket pê e-bed amañ gi-mañ !** : Moi je n'ai aucun salaire ici ! *(Karnod)* ; **An avañs oa war da bêi ha fiche keme(d) goull ha vije digass(et) dit** : L'avance était sur ta paye et tu n'avais qu'à demander et on te l'envoyait *(Karnod)* ; **Wechou vise kass(e)t ma fê en añves d'ar gêr 'bar(z)h vïent gouneet ganin ! (E)vi(d) chikour ar re-all ba'r gêr !** : Parfois ma paye était envoyée à la maison en avance, avant que je ne la gagne ! Pour aider les autres à la maison ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Med gwir é, ar re-he rent keme(d) kanañ ha rent mann e-be(d) ! Ar re-all é toud ar labour dê hag a negn pê e-be(d) !** : Mais c'est vrai, ils ne font que chanter et ne font rien du tout ! C'est pour autres qu'est tout le travail et ils n'ont aucun salaire ! *(Skrigneg)* ; **An dra-(ho)nt a lake ar pêi d'ogmant un tamm pé vise touch hè, med bêent ket hè (aha)namp tram vïe deut fin ar c'hampagn** : Ça faisait un peu augmenter la paie lorsqu'on les touchait, mais ils ne nous les payaient pas tant que ce n'était pas la fin de la campagne *(Speied)* ; **Me(d) ga ma fê, me halleè darc'hen boued ha mé gwas a jome toud e bê gantoñ, me(d) teuñ(iñ) a ree nê, oa ket gouest da zarc'hen dow wenneg 'nèoñ !** : Mais avec ma paye, je pouvais conserver de la nourriture et il restait toute la paye de mon mari, mais il la fondait, il était incapable de garder deux sous ! *(Ar C'hastell-Ne)*

- **An neubeutañ pê** : Le plus bas salaire ; **Ha renke kemer ur vatezh da reiñ an neubeutañ pê dèi !** : Et il devait prendre une servante pour lui donner le plus bas salaire *(Plonee)*
- **Kaoud pê ba'r suzhun** : Recevoir un salaire à la semaine ; **Duzhtu houneeh un tamm arc'hant halleh kaoud pê ba'r su(zhu)n, halleh 'n-im wiskañ deuzhtu !** : Dès que vous gagniez un peu d'argent vous pouviez avoir recevoir un salaire à la semaine, vous pouviez vous vêtir de suite ! *(Ar C'hastell-Ne)*

**PÊAMANT** [pɛ'ɑ̃mən] : [***paëmant*** 1632] n.f. (pl. **pêamañchou** [pɛɑ̃'mɑ̃ʃu]) ; Salaire

**Ar bevañs zo ken kér ha dister ar bêamant** : L'alimentation est si chère et le salaire si modeste *(Poullaouen)*

**PEB** [peb-p] : ad. ; Chaque (cf. **BEB**)

**PEBEZH** ['pebəz-s] : [***pebez*** 1557] ad. excl. ; Quel (-le)

**Pebezh palas' é an den-se !** Qu'est-ce qu'il est fat cet homme-là ! *(Plouïe)*

**PEBR** [peb-p] : [***pebr*** 1499] n.m. ; Poivre

**Charlotes ya, vis(e) lake(t) ba'n amann da rous(añ) ha goud(e)-se vis(e) laket dour ha holen ha pebr ha laket war ar bar(a), troc'het 'ziwar'nèoñ** : Des échalotes oui, qu'on mettait dans du beurre à roussir et ensuite on mettait de l'eau, du sel, du poivre et on mettait sur le pain, dont on avait coupé une tranche *(Ponvel)*

- **Sa(v)et é ar pebr daoñ ba'n e vri** : La moutarde lui monte au nez (il s'énerve) *(Plouïe)*

**PE-BRIS / PE-BRIS** [pe'briːz-s] [pe'briːʒ-ʃ] : pron. interr. ; Quel prix

✗ *cf.* : ***pris***

**Ah ya, med ma teufent da wel ba pe-brij é koustet mont(añ) ar boutiked-se, ar voutik ma montet-me ha kalz a re-all 'veldin** : Ah oui, mais s'ils venaient voir quel prix ça coûte de monter cette exploitation, l'exploitation que moi j'ai montée et beaucoup d'autres comme moi *(Lannedern)*

**PECH** [peʃ] : [***pech*** 1659] n.m. (pl. **-er** ['peʃər] / **picher** ['piʃər]) ; Piège

✗ *syn.* : ***trap***

**Lak ur pech daoñ !** : Tends-lui un piège ! *(Poullaouen)* ; **Fi ! Emm zo d'ond da lak(ad) ar pech dê !** : Ma foi ! Il faut aller leur tendre le piège ! *(Poullaouen)* ; **Aet é da stign(añ) ur pech metramant da lakad ur c'hrouglass** : Il est allé tendre un piège ou-bien mettre un collet *(Skrigneg)*

- **Lakad picher** : Poser des pièges ; **Me lako picher (a-)benn (im)berr, matrehe tapin un' barzh** : Je poserai des pièges ce soir, j'en attraperai peut-être une dedans *(Plouïe)*

- **Tapet ba'r pech** : Pris au piège ; **Tap(et) ar vran ba'r pech ! Ha zebè i batates hañ !** : La corneille prise au piège ! Et elle mangeait ses patates hein ! *(Poullaouen)* ; **Tapet oa ur lou(a)rn ba'r gêr-all ahe gis-se, ba'r pech !** : Un renard pris dans l'autre village là comme ça, au piège ! *(Speied)* ; **Ha un' oa ba'r ferm-all ba gi-m(añ) ha na tap(et) ur lou(a)rn ar mod-se ba'r pech !** : Y en a un qui, dans l'autre ferme comme ça, avait ainsi pris un renard au piège ! *(Speied)*

**PEC'HED** ['pe:həd-t] : [***pechet*** 1499] n.m. (pl. **pec'hejou** [pe'he:ʒu]) ; Péché

**Pé noa laret toud e bec'hejou** : Lorsqu'il avait dit tous ses péchés *(Sant-Wazheg)* ; **Ha na ket gwraet pec'hed (e-)bed c'hoazh !** : Et il ne commit aucun péché encore en plus ! *(An Uhelgoat)* ; **Pec'hed-all meus gwraet c'hoazh !** : J'ai encore commis un autre péché ! *(Sant-Wazheg)* ; **Perc'hejou marvel** : Des péchés mortels *(An Uhelgoat)* ; **Kerkoulz é doc'h dond ha' zebi ar pezh a jom, kar pec'hed é chet (a)nê d'ar c'hi !** : Il vaut autant que vous veniez manger ce qui reste, car c'est péché que de les jeter au chien *(Kleden)* ; **Ma ! Ar re-he so dilhad solud, pec'hed é 'vel-kent pass implijiñ 'nê ! Danve ken solud-all !** : Eh bien ! Ce sont des vêtements solides, c'est tout de même pécher que de ne pas les utiliser ! Du tissu si solide ! *(Skrigneg)*

**PED** [pe:d-t] : [***peth*** 1499] pronom inter. ; Combien (de personnes, choses, etc.) (cf. **Pegement** *Combien d'argent*)

**Ped kwech ?** (*sandhi **ped + gwech**) : Combien de fois ? ; **Ped bugel oaint ?** : Combien d'enfants étaient-ils ? *(Plouïe)* ; **N'ouzon ket ped, pwah ! Beb-sort, ya** : Je ne sais combien, pouah ! De toute sorte, oui *(Skrigneg)* ; **N'ounn ket ped kwech zo bet laret din mond da wel** : Je ne sais pas combien de fois on m'a dit d'aller voir *(Berrien)* ; **Med didoñ ped den zo amañ gi-mañ ?!** : Mais dis donc il y a combien de personnes ici-même ?! *(Landelo)* ; **N'onn ket ped so bet deut ahe hag ar re-he blij dê toud mond** : Je ne sais combien ont pu venir là, ça leur plaît tous d'aller *(Skrigneg)* ; **Ha anduilh, ped a vé ? Seizh pe naw ? A-peu-prè, ba'r pe-moc'h ?** : Et des andouilles, combien y en a-t-il ? Sept ou neuf ? À-peu-près, dans le cochon ? *(Bolazeg)* ; **Ped eur é ? – C'hwec'h eur hanter – Ken a-bred-se ?!** : Quelle heure est-il ? – Six heures et demie – Si tôt que ça ?! *(Skrigneg)* ; **Ya, gall a ran taped lod nemed ar re-he ra n'ounn ket ped ar bla, un' anê pe dow ray matresse izhpenn kant ba ur bla** : Oui, je peux en attraper certains seulement ils en font je ne sais combien l'an, un ou deux d'entre eux feront peut-être plus de cent en un an *(Plouïe)* ; **N'ouzon ket ped devezh on bet heb mond da gousked ba ma gampr ha oa ket raiedenn kin !** : Je ne sais pas combien de journées j'ai passé sans aller dormir dans ma chambre, il n'y avait pourtant plus de rat ! *(Plouïe)* ; **N'ounn ket ped barrikennad vise gwraet a-wechou** : Je ne sais pas combien de barriques on faisait parfois *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ped dén ?** : Combien de personne ? *(Pleiben)* ; **Ha neus ur bern chach n'ouzon ket ped ! Matresse tregont** : Et il a je ne sais pas combien de chiens ! Peut-être trente *(Plouïe)* ; **Me n'ounn ket ped, me(d) moien a vefe din da gontañ** : Je ne sais pas combien, mais j'aurais la possibilité de compter ! *(Berrien)* ; **Ha goud(e)-se vis(e) daw lak an dilhad ba'r lessiveus neu'n, pad n'ouïon ket ped eur ! Ha vis(e) daw 'h o(be)r tan** : Et ensuite il fallait alors mettre le linge dans la lessiveuse, pendant je ne sais combien d'heures ! Et il fallait faire du feu *(Ponvel)* ; **Bet disket gad un', marw heñw bremañ ha hezh zo un dèn neus sov(et) n'ounn ket ped dèn dre ahe his-se ! Kalz dud ! Ha oa-ñw deus Mêl-Kareis** : Appris par un, il est mort maintenant et c'est un homme qui a sauvé je ne sais combien de personnes là-même ! Beaucoup de gens ! Il était de Maël-Carhaix *(Plouïe)*

**PEDADENN** [pe'dɑ:dən] : [***pedadenn*** 1931] n.f. (pl. **-ou** [peda'dɛnu]) ; Invocation

**O(be)r pedadennou ha strobinellerezh** : Faire des invocations et de la magie *(An Uhelgoat)*

**PEDALIÑ** [pe'dɑ:li] : [***pedaliñ*** 1992] vb. ; Pédaler

**Toud an dud war ar bissiklèt n'eegn ket memes stumm med toud é red dê pedaliñ (e)vid mond war-raog** : Tout le monde sur la bicyclette ne va pas de la même manière, mais il leur faut tous pédaler pour avancer *(Plourac'h)* ; **Poan mamp barzh penn hon dowl(i)n é telc'hen da bedaliñ, kar bras é ar lenn !** : Nous avions mal aux genoux à force de pédaler, car le lac est grand ! *(Skrigneg)* ; **Ha memes da greis-te 'h een d'o(be)r un droiad gati ba'r winojenn ahe ha me lar dec'h pé vïen war houzh, me bedale !** : Et même à midi j'allais faire un tour sur elle dans le sentier là et je peux vous dire que lorsque j'étais dessus, je pédalais ! *(An Uhelgoat)*

**PEDAVARE** [pedə'vɑ:r(e)] : [***pe da vare*** 1992] pron. interr. ; Quand (cf. **PEVARE**)

**Ah ya ! Med ni ouïe pedavar' vije d'o(be)r** : Ah oui ! Mais nous savions quand il fallait faire *(Skrigneg)* ; **Med houomp toud pedavar' vé** : Mais on sait tous quand ça a lieu *(An Uhelgoat)* ; **Pedavar' da 'n-om lañsou ba'n hent-te ?** : Et quand s'engager sur cette route-là ? *(Plouïe)* ; **N'ounn ket pe-sort bla(v)ezh oa an dra-he, meus ket joñj kin pedavar' oagn deut !** : Je ne sais pas quelle année c'était, je ne me rappelle plus quand ils étaient venus ! *(Skrigneg)*

- **Forz pedavare** : N'importe quand ; **Du-mañ (e)ma da di ! Pa ho c'hoant da zond é digor an noñr dit da zond vorz pedavar' !** : Chez moi c'est ta maison ! Quand tu voudras venir, la porte t'est ouverte pour venir n'importe quand *(Skrigneg)*

**PEDENN** ['pe:dən] : [***pedenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [pe'dɛnu]) ; Prière (cf. **PATER)**

**Pedennou vije gwraet ya** : On faisait des prières oui *(Plouïe)* ; **Me meus un' ahe, mé mamm ouïè 'nei 'e, ur bedenn** : J'en ai une là, ma mère la savait aussi, une prière *(Kleden)*

**PEDER** ['pe:dər] : [vx. br. ***peder***] nombre f. ; Quatre (cf. **PE(VA)R**)

**PEDIÑ / PIDIÑ** ['pe:də] ['pi:di] : [***pidiff*** 1499] vb. ; Inviter / Prier

**Na ket lesket pediñ (a)nèi** : Elle ne s'était pas fait prier *(Poullaouen)* ; **Pé bedont (a)ha(n)on d'ond ha me zivis dê** : Lorsqu'ils m'invitent à venir, je leur pose mes conditions *(Skrigneg)* ; **Pé vise red a-wechou visemp pedet d'hond d'un tu bennaket** : Parfois lorsqu'il fallait on nous priait d'aller d'un côté quelconque *(Plouïe)* ; **Mond a ree da Santes-Anna, da bidiñ Santes-Anna, mond a ree war benn hi dowlin** : Elle allait à Sainte-Anne, pour prier Sainte-Anne, elle se mettait à genoux *(Skrigneg)* ; **Daon 'vel-kent ! Meus ket pedet ahan(ou)t da zond amañ hi-mañ da lipad chadenn ar puñs !** : Enfin tout de même ! Je ne t'ai pas invité à venir ici pour lécher la chaîne du puits ! *(Skrigneg)* ; **A-wechou vis(e) ped(et) an dud d'ond da zib ur pred** : Parfois les gens étaient invités à venir manger un repas *(Sant-Wazheg)* ; **Vïou-fritet vije gwraet d'an dud teue da bidiñ tud !** : On faisait une omelette aux gens qui venaient inviter du monde ! *(Skrigneg)* ; **Sete oa pedet ar re-yowank da zond** : Les jeunes furent donc priés de venir *(Plonee)* ; **Pedet mamp neuhe ar penn, an heñi oa ar respoñsabl bras** : Nous avions alors invité le directeur, celui qui était le grand responsable *(Poullaouen)* ; **Toud an dud oa pediñ (e)vintoñ pugur d'ar mar(e)-se an dud oa kred, grede ba'n otrou-Doue !** : Tout le monde priait pour lui puisqu'à cette époque-là les gens étaient croyants, croyaient en Dieu *(Lokered)* ; **Pate vije gwraet i(v)e, med heñ vije dibet vounnus ! Ar pate ha vije red pediñ toud kêr d'ond da fest ar pi-moc'h** : On faisait aussi du pâté, mais on le mangeait rapidement ! Le pâté et il fallait inviter tout le village pour venir à la fête du cochon *(Berrien)* ; **Maurice na pedet 'naoñ d'i lein** : Maurice l'a invité à son déjeuner *(Skrigneg)* ; **Pet(r)a ?!! Ar re-all oa o-hun c'hoazh ha oas ket 'vid 'n-om interessiñ da bidiñ un' bennañket hag a oa i-hun ?** : Quoi ?!! Les autres étaient encore seuls et tu ne pouvais t'intéresser pour en inviter un qui était tout seul ? *(Skrigneg)* ; **Barzh ti ma zad-kozh a oa un' à tiveja mé-keres hag oa pedet d'ond d'an eured** : Il y avait chez mon grand-père un gars qui travaillait à la journée si tu préfères et il était invité à aller à la noce *(Skrigneg)*

**PED'IR** [pe'di:r] : de **peder-eur** ; Quatre-heures (cf. **PE(VA)R**)

**PEG** [peg-k] : [vx. br. ***pec***] n.m. ; Colle

- **Tap peg ba *ub.*** : Choper *qqn.* ; **An heñi-gozh 'tap peg ba hemañ ha chet (a)nèoñ war e benn ba'r pod-soubenn !** : La vieille le chopa et le jeta tête la première dans la soupière *(Landelo)* ; **Hemañ tap peg ba'n heñi-gozh, chet(et) an heñi-gozh ba'r soubenn** : Il chopa la vieille, il la jeta dans la soupe *(Landelo)*

**PE-GEID** [pe'gɛjd-t] : [***pe quehid*** 1621] ad. interrog. ; Combien de temps / Quelle distance

✗ *m. comp.* : ***a-be-geid-so***

**Pe-geid a bado ar jeu-mañ c'hoazh ?!** : Combien de temps ça va encore durer ce bordel ?! *(Plouïe)* ; **N'ouzoun ket da begeid a yafe** : Je ne sais pas jusqu'où il irait *(Ar Fouillez)* ; **Sete vijent à tañsal neuhe pad n'onn ket pe-geid** : Ils étaient donc alors en train de danser pendant je ne sais combien de temps *(Skrigneg)* ; **Ha pe-geid a chom c'hoazh ? – Div eur ha pemp munut** : Et il reste encore combien de temps ? – Deux heures et cinq minutes *(Skrigneg)* ; **Ha 'h on bet n'ounn ket pe-geid (é) klask ur raiedenn pugur mamp gwelet (a)nèi** : Et j'ai été je ne sais pas combien de temps à chercher un rat puisque nous l'avions vu *(Plouïe)* ; **Pe-geid é daw din chom ga ar re-he a-gis-se ?** : Combien de temps faut-il que je reste avec ceux-là comme ça ? *(Landelo)* ; **Ar moniteur na tap i vetr da wel pe-geid oan deuh an trotouar** : Le moniteur a pris son mètre pour voir à quelle distance j'étais du trottoir *(Plouïe)* ; **Kar me n'onn ket pe-geid (e)ma deuh Boneur** : Car je ne sais pas combien (km) il y a de Botmeur *(Berrien)* ; **N'ounn ket pe-geid oan bet** : Je ne sais pas combien de temps j'ai été *(Kolloreg)* ; **Pe-geid so ? Tri gilometr, tri gilometr hanter** : Quelle distance y a-t-il ? Trois kilomètres, trois kilomètres et demi *(An Uhelgoat)* ; **Ya-ya ! Flour oa an troad, ma heñi-me zo un' kozh, n'ounn ket pe-geid so...** : Oui-oui ! Le manche était lisse, le mien c'est un vieux, je ne sais depuis quand... *(Plonee)* ; **Pe-geid a leskes pa hé laket ar fars ba'h ar soubenn ? – Oh beñ pe-geid ! Me sellon ket ken just !** : Combien de temps laisses-tu lorsque tu as mis la farce dans la soupe ? – Oh ben combien de temps ! Moi je ne regarde pas exactement ! *(Skrigneg)* ; **Wechou, n'ounn ket pad pe-geid peus da skoiñ war ar ribout ! Ha wechou-all teue founnus** : Parfois, je ne sais pas pendant combien de temps tu dois battre la baratte ! Et d'autres fois ça venait rapidement *(Plonee)*

- **Aboe pe-geid so biskoazh** : Depuis une éternité ; **Àr-lerc'h paotred ar jistr zo 'c'hoa(r)i ga barrikennou kozh aboe pe-geid so biskoazh...** : Alors que les gars qui font du cidre s'amusent avec de vieilles barriques depuis une éternité *(Laz)*
- **Deus amzer gozh ha n'ounn ket deus pe-geid** : Depuis des temps immémoriaux ; **Ene oa bet, deus amzer gozh ha n'ounn ket deus pe-geid, a oa tumulussou ene** : Ici il y a eu, depuis des temps immémoriaux, des tumulus *(Plouïe)*

**PEGEMENT / PEGEMED** [pe'gemən-t] [pe'gẽməd-t] : [vx. br. ***pamint*** ; ***peguement*** 1499] pronom inter. ; Combien (d'argent) (cf. **Ped**)

**Pegemed a rofes din evid ur gwenneg ?** : Combien me donnerez-vous pour un sou ? *(Skrigneg)* ; **Be zo anglichen ahe ba kreis-kêr n'ouzon ket pegement** : Il y a je ne sais combien d'Anglais ici au centre-ville *(Berrien)* ; **Pegemen peus gwerzhet (a)nê ?** : Combien les as-tu vendus ? *(An Uhelgoat)* ; **Moien zo dit goull gantoñ pegemed é** : Tu peux lui demander combien c'est *(Plouïe)* ; **Ene noa (e)n-om dapet pegement da bêo ha goude d'ar prijon vise kasset** : Là il s'attrapait combien à payer et après on l'envoyait en prison *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Pegement goust ?** : Combien est-ce que ça coûte ? *(Pleiben)* ; **Oh ! Tro-walc'h chom ga hezh ! Sell pegement zo war an assïed !** : Oh ! Il lui reste assez ! Regarde combien il y a sur l'assiette ! *(Skrigneg)* ; **(A-)benn vïe laret dèoñ pegement vanke din-me amañ gi-mañ, me a ree ur moc'h da gassed gantoñ** : Quand on lui disait combien il me manquait ici, je faisais des cochons pour lui envoyer *(Sant-Wazheg)* ; **Pegem(ent) a dud meus ket bet gwelet ene 'ta deus a bartoud, deus ar broiou-all ha deus partoud** : Combien de gens ne sont pas allés le voir là tiens de partout, d'autres pays et de partout *(Plouïe)* ; **'Vel 'vid an dud oa 'è ! Beñ ya, pegeme(n)t peus ket gwelet 'vervel !** : C'est pareil aussi pour les gens ! Ben oui, comment n'en as-tu pas vu mourir ! *(Ponvel)* ; **Bon Yves ! Pegement a hleon dit bremañ neuhe ?** : Bon Yves ! Alors combien est-ce que je te dois maintenant ? *(Skrigneg)* ; **Eh beñ 'vid goûd**

**pigement oa d'anê-gn, pigur a vïe gwerzhet** : Eh ben pour savoir combien il y en avait, puisque c'était vendu *(Sant-Wazheg)* ; **Bon ! Pegement bremañ a hleon dit ? – Oh ! Pi(d)ur é te é, ah beñ a bêi 'ha(n)on diwar ar chouch** : Bon ! Combien je te dois ? – Oh ! Puisque c'est toi, ah ben tu paieras en nature *(Skrigneg)*

- **Forz pegement / Forz pegemed** : À profusion / En très grande quantité ; **Cheu ba'r loch goud(e)-se forz-pegement !** : Il y eu ensuite du grabuge à profusion dans la baraque ! *(Brennilis)* ; **Hag a meus owr hag arc'hant forz pegemen(t)** : Et j'ai de l'or et de l'argent à profusion *(Berrien)* ; **Med neuhe vije gwraet neuhe tïer neve kalz lec'h bremañ zo forz pegement a dïer ha vent toud da werzhañ kajimant** : Mais alors on faisait beaucoup de maisons neuves alors que maintenant il y a des maisons en grande quantité et elles sont pratiquement toutes à vendre *(Skrigneg)* ; **Lardigennerezh forz pegement** : Des taquineries tant que tant *(Poullaouen)*
- **Fout pegement** : À foison / Peu importe combien ; **In vresk, ya ! Fout pegement in vresk, me(d) pass melchon tomm !** : Frais, oui ! Peu importe combien frais, mais pas de trèfle chaud ! *(Skrigneg)* ; **Ah ! Heñ no traou fout pegement ! Oh ya ! Med en(e) é braw walc'h daoñ, heñ né ur c'hazh du !** : Ah ! Il en aura à foison ! Oh oui ! Mais là il est pas mal, il a un chat noir *(Plouïe)*
- **Ha na oar ket an nén pegement** : Et personne ne sait à quel point ; **(A)boe kant la so neus chañch(et) an traou ha na oar ket 'n nén pegement !** : Depuis cent ans, les choses ont changé et personne ne sait à quel point ! *(Kareis)*
- **Pegement ar *musul* é ?** : Combien c'est le *mesure* ? ; **Me zo bet 'tennañ barzh da-houde ma-hun, vise gwerzhet dit tri vetr da dennañ, me n'ounn ket pegement ar metr 'ha oa 'è** : Je suis allé y extraire moi-même ensuite (la tourbe), on te vendait trois mètres pour extraire, je ne sais pas combien c'était le mètre non-plus ma foi ! *(Brennilis)*

**PEGEN** ['pegen] [pe'gɛn] : [***peguen*** 1499] ad. excl. ; Qu'est-ce que / Comme / & pron. inter. : Quel (-le) (taille, largeur hauteur…)

**N'eus ket droed da skeïñ warnoñ ! Sell pegen koant é !** : On n'a pas le droit de le frapper ! Regarde à quel point il est beau ! *(Skrigneg)* ; **Pegen meier é deu't abowe neus laket e voutou-lèr !** : Qu'est-ce qu'il est devenu dégourdi depuis qu'il a mis ses souliers ! *(Plouïe)* ; **Sell ! Houmañ oa da houlowenn sè ! Gwel(ed) a res pegen uhel a oa !** : Regarde ! Tiens ! Celui-là c'était ton cierge, tu vois comment il était haut ! *(Berrien)* ; **Pegen kri oa bet e blanedenn !** : Que son destin fût cruel ! *(An Uhelgoat)* ; **Pegen c'hoanteet vijent !** : Qu'est-ce qu'ils étaient enviés ! *(An Uhelgoat)* ; **Sell pe-gen braw eint !** : Regarde comme ils sont beaux ! *(Skrigneg)* ; **Pé oa deut ahe his-se na tennet ar voto-te, sell pe-gen** [pe'gɛn] **kàer eint !** : Lorsqu'il vint ici il tira cette photo, regarde comme ils sont beaux ! *(Skrigneg)* ; **Negn ket souetet blavezh mad diñ, pitoiabl é memes-tra gwel pe-gen difoutr eint memes-tra ga'r re-all** : Ils ne m'ont pas souhaité la bonne année, si ce n'est pas pitoyable de voir à quel point ils sont quand-même indifférents aux autres *(Skrigneg)* ; **Ha gou(de)-se pegen male(ü)rus v(o)a, 'benn-neu'n oa ket botou !** : Et ensuite qu'est-ce que c'était malheureux, pour-lors il n'avait pas de bottes ! *(Sant-Wazheg)* ; **Ha pegen truegus oa klêo an dud 'hopal o mamm ! Ba kement sort langach oa toud !** : C'était si pitoyable d'entendre les gens héler leur mère ! Dans toutes les langues qu'il y avait ! *(An Uhelgoat)* ; **Eh ! Vorz pegen ginoweg eint, fin eint un tamm memes-tra deuh o mod !** : Eh ! Qu'importe à quel point ils sont bêtes, ils sont quand-même un peu malins à leur manière *(Skrigneg)* ; **Ar melchen-glas ar mo(d)-s(e), vern ket pegen dru, n'é ket mad d'o(be)r voenn da hè, d'ar loned !** : Ainsi le trèfle des prés, peu importe à quel point il est gras, il n'est pas bon pour leur faire du foin, aux bêtes ! *(Kleden)* ; **'Benn stage ar pri dac'h ar boutou, pegen pounner oa ar votes-koat ! 'Benn oa deut ar botou war-lerc'h oa agreap(l)et an traou !** : Quand la boue collait aux sabots, qu'est-ce que le sabot de bois était lourd ! Quand les bottes sont apparues ensuite c'était devenu plus agréable ! *(Sant-Wazheg)*

- **Pegen bras é ?** : Quelle taille fait-il ? ; **Te zo kapat matrehen da lared din pegen bras é ?** : Tu es peut-être capable de me dire quelle taille il fait ? *(Plourac'h)*

**PEGUR / PUGUR / PUDUR / PIGUR / PEGWIR / PEZEGWIR / PEZUGUR / PEZUR / MOUGOUR** [pə'gy.r] [pygy.r] [pydy.(r)] [pyu.r] [pigu.r] [peɟɥi.r] [peze'gwir] [pezy'gy.r] [pe'zy.r] [mu'gu.r] : [***pa zeo gwir*** 1718] conj. ; Puisque / Car / Parce que

**Kontant on kaoud kelou deusouti pegur gavon (a)nèi ur plac'h a fesson vad** : Je suis content d'avoir de ses nouvelles, car je trouve que c'est une fille vraiment super *(Plouïe)* ; **Pugur (e)mon 'klask ur pàeron da'm vaotr** : Puisque je suis à la recherche d'un parrain pour mon garçon *(Berrien)* ; **Ha Yves, pegur vise mew, a gave daoñ 'h ee ar person da gaoud e wreg** : Et Yves, puisqu'il était saoul, croyait que le recteur allait trouver sa femme *(Lokmarïa)* ; **Pugur mank a ree ur lon dit 'vid ober kig petrame vïe un' evid ober laezh** : Puisque tu voulais une bête pour produire de la viande ou-bien une pour produire du lait *(Plouïe)* ; **Pugur serten traou gomprenen ket** : Puisque je ne comprenais pas certaines choses *(Skrigneg)* ; **Ha pigur ahe gis-se oa ur prij (e)vi(d) ar ferm** : Et puisque là comme ça il y avait un prix pour la ferme *(Sant-Wazheg)* ; **Sell mougour me zo ganet ba ar blavezh naonteg-kant tri ha tregont** : Donc puisque je suis né en dix-neuf cent trente-trois *(Plourac'h)* ; **Pezugur ba'h ar mene, tal-kichenn ahe gis-se oa un'** : Puisque dans la montagne, il y en avait un à côté de là comme ça *(Skrigneg)* ; **Pudur on kustum d'o(be)r beb sort soubennou** : Puisque je suis habituée à faire toutes sortes de soupes *(Skrigneg)* ; **Pugur gou(e) oan bet ba'h ar skol** : Puisque après je suis allée à l'école *(Kallag)* ; **Ya, pezegwir ni oa aet ba an tu-dreñw, ene zo ur sal** : Oui, puisque nous étions allées derrière où se trouve une salle *(Skrigneg)* ; **Ha pezur heñw oa kousk(ed) ah(e) 'uc'h ar c'heseg, heñ gle(v)e ar c'heseg 'haloupad war 'r c'hour 'è** : Et puisqu'il dormait là au-dessus des chevaux, il entendait aussi les chevaux courir dans la cour *(Laz)*

- **Pugur é te é** : Puisque c'est toi ; **Bon ! Pegement bremañ a hleon dit ? – Oh ! Pi'ur é te é, ah beñ a bêi 'ha(n)on diwar ar chouch** : Bon ! Combien je te dois ? – Oh ! Puisque c'est toi, ah ben tu paieras en nature *(Skrigneg)*

**PE-HINI / PE-HEÑI** [pe'hini] [pe'hɛ̃j] : pron. interr. ; Lequel / Laquelle

**Un difer(añ)s oa, pe-heñi ?** : Il y avait une différence, laquelle ? *(Plouïe)* ; **Vije klêt dre an noñr a vije digoret, houzoh walc'h, pé vijent ket jerret gwich e-bed, sete n'ounn ket pe-hini (a)ha(no)mp oa aet da weled** : On entendait par la porte qui était ouverte, vous savez bien, vu qu'on ne les fermait jamais, donc je ne sais pas qui d'entre nous était allé voir *(Skrigneg)*

**PEILH** [peʎ] : [***peilh*** 1927] n.m. (pl. **-ou** ['peʎu]) ; Épluchure / Peigne (à ramasseur les fleurs)

**Pato peilh ha-toud** : Des pommes de terre en robe des champs *(Kergrist)* ; **Ka(v)et a vé hag a eint ijel a-walc'h, med kalz a'h a da dap anê gad ur peilh** : On en trouve et ils sont assez bas, mais beaucoup les attrapent avec un peigne *(Skrigneg)*

**PEILHAÑ / PELIAÑ** ['pɛʎə] ['pɛljə] : [***pelyat*** 1499] vb. ; Éplucher / Peler (cf. **DIBLUSKAÑ / KIGNAÑ**)

**Peilhañ patates** : Éplucher les patates *(Skrigneg, Berrien)* ; **Beñ da zigentañ toud da beilhañ (a)nê heñ, kara !** : Ben tout d'abord les éplucher hein, n'est-ce pas ! *(Skrigneg)* ; **Med pé beilhon (a)nê ha pa lakon (a)nê hag ar sukr, an dra-he é an de a-raog hañ !** : Mais quand je les épluche et les mets et le sucre, ça c'est le jour avant hein ! *(Skrigneg)* ; **Peliañ pato** : Éplucher des patates *(Poullaouen)* ; **Peliet ar harzh da lakad fleur** : Le taillis nettoyé pour y mettre des fleurs *(Poullaouen)* ; **Pass peilhet ! Mod-se !** : Pas pelées ! Comme ça ! *(Kallag)* ; **Hag i wreg oa ket klañw na mann, pugur oa 'kan(añ) 'n-ur beilh' hi vatates da greis-te** : Et sa femme n'était pas malade ni rien, puisqu'elle chantait en épluchant les patates à midi *(Skrigneg)* ; **Peilh ar pato ha prepar(añ) un dra m(e)nneket da zib(iñ) da greis-te ha roiñ un taol-skub ba 'n ti !** : Éplucher les patates et préparer quelque chose à manger à midi et donner un coup de balai dans la maison ! *(Karnod)*

**PEISANT** ['pɛjzən] : [***paisant*** 1632] n.m. (pl. **peïsanted** [pɛi'zɑ̃ntəd-t]) ; Paysan / **PEÏSANTES / PEÏSAÑTES** [pei'zɑ̃ntəz-s] [pei'zɑ̃tᵊs] : [***païsantes*** 1836] n.f. (pl. **-ed** [peizɑ̃n'teːzəd-t]) ; Paysanne

**Me zo ur peisant bihen** : Je suis un petit paysan *(An Uhelgoat)* ; **Mé mamm oa-i ket bet (ne)me(d) peïsañtes !** : Ma mère n'avait été que paysanne ! *(Plonee)* ; **Hag e-se sur a-walc'h oagn gwelet mad ga o peïsanted (a)nê** : Et ainsi donc ils étaient sûrement alors bien vus par leurs paysans *(Landelo)* ; **Goude p(a) oan 'n-om ga(v)et peisant, 'vel lar 'r re-mañ, ma saout ha keseg** : Après lorsque je suis devenu paysan, comme ils disent, j'avais des vaches et des chevaux *(Skrigneg)* ; **Ar bla(v)ezh-te raog oa-i marw, oa-i aet da Ba(r)is da eur(e)d he merc'h-vihen ! Ha oa-i aet peïsantes !** : Cette année-là avant qu'elle ne meure, elle alla à Paris pour les noces de sa petite fille ! Elle était en (habit de) paysanne ! *(Plonee)* ; **Ya, pigur ar merc'hed gwech-all, ar beïsantésed beñ nije blew hir (a)blamour da lak o c'hoef** : Oui, puisque les femmes autrefois, les paysannes ben avaient les cheveux longs pour mettre leur coiffe *(Berrien)* ; **Ur peïsant mad n'ee ket hib un tamm fissel hag e gontell nimb-lec'h e-be(d) !** : Un bon paysan n'allait nulle part sans un bout de ficelle et son couteau ! *(Skrigneg)* ; **Izhpenn evid ar beisanted ree, re ar c'hêriou a tàe 'e dé glass** : On ne faisait pas que pour les paysans, les citadins venaient aussi chercher *(Kleden)* ; **Pa vé ar c'hour 'tiskenn, ar beïsanted a glemm** : Lorsque la cour descend, les paysans se plaignent *(Poullaouen)* ; **Gwisket ga dilhad peisant hag un tok blew-go** : Vêtu d'habits de paysan et d'un chapeau en poil de taupe *(An Uhelgoat)* ; **Ar beïsanted, ba'r mar(e)-te, nagn kemed ar pezh a reegn deuh o laezh ha deus o dammou traou c'hoazh 'e, de-ha-de, ar re-he lakegn ket erc'hent (a-)gost(e) hañ !** : Les paysans, à cette époque, n'avaient que ce qu'ils faisaient de leur lait et de leurs petites choses également, jour après jour, ils ne mettaient pas d'argent de côté hein ! *(Karnod)* ; **Ar beïsanted neus droad da vev un tamm mo(d)-se, me(d) gredon ket lar ga neubeutoc'h 'vi(d) an dra-h(e) é gouest an dud da veviñ** : Les paysans ont le droit de vivre un peu comme ça, mais je ne crois pas que les gens sont capables de vivre avec moins que ça *(Lannedern)* ; **Hag ar peisant ! Pugur n'eint ket gouest da hon(e) o boued, 'h o(be)r saout 'n devezh-herio ha matress(e) ar moc'h vo ar mo(d)-se 'benn ur c'hrogad amañ, me(d) n'o ket gwelloc'h 'vi(d) ar vro hañ !** : Et le paysan ! Puisqu'ils ne peuvent pas gagner leur croûte, faire des vaches à l'heure actuelle et peut-être les cochons seront ainsi d'ici un moment, mais ce ne sera pas mieux pour le pays hein ! *(Lannedern)*

- **Dilhad-peïsantes** : Habit de paysanne ; **Ar rokedenn vïe gwraet deus *la veste* ma peus c'hoant, deus an dilhad-peïsañtes !** : La veste, on l'appelait la « rokedenn » si tu veux, de l'habit de paysanne ! *(Kolloreg)*

**PEJENN** ['peːʒən] : [***pejenn*** 1931] n.f. (pl. **-ou** [pe'ʒɛnu]) ; Motte (de beurre)

✗ *cf.* : ***pastell, pezh***

**Daon ! Homañ oa pounner, ar bejenn-amann-mañ, deuh hi venn 'ha ! Oa ket bras ha pounner oa !** : Dam ! Elle était lourde, cette motte de beurre-ci, pour sa gueule ma foi ! Elle n'était pas grande et elle était lourde *(Skrigneg)* ; **Hag a soueet oa ha gwel ar bejenn mé-keres, oa ket deuh ar brassañ toud am(añ) ha p(a) é aet da daped 'nèi oa pounner ha oa ur journavezenn e-barzh** : Et il était étonné de voir la motte si tu préfères, elle n'était pas des plus grandes et lorsqu'il alla la prendre, elle était lourde, il y avait un chou-navet à l'intérieur *(Skrigneg)* ; **Ha n'é ket 'r wich kentañ oa dèi d'o(be)r, sete an eil gwich pa oa deut (a)darr(e) ga hi bejenn-amann, hañw ga ur pezh kontell ma haotr-kaezh-mañ ! 'Trec'hiñ ar bejenn-amann dre ar c'hreis hag ar journavesenn oa ene** : Et ce n'était pas la première qu'elle le faisait, donc la deuxième fois lorsqu'elle revint avec sa motte de beurre, munis d'un gros couteau mon pauvre ! Il coupa la motte de beurre par le milieu et le chou-navet s'y trouvait *(Skrigneg)*

**PEKAD** ['pekəd-t] ['pecad] : [***pekad*** 1992] n.m. (pl. **-ou** [pe'kɑːdu]) ; Petit peu de / Petit bout de

**Tapet meus ur pekad foenn d'ar veuc'h** : J'ai pris un peu de foin pour la vache *(Plouïe)* ; **Ur pekad dantelezh** : Un petit bout de dentelle *(Poullaouen)* ; **Gwraet meus ur pekad pour ba lost ar jardrin** : J'ai fait un petit peu de poireaux dans le fond du jardin *(Poullaouen)* ; **Ur pekad ris** : Très peu de riz *(Berrien)*

- **Hemañ neus ket tamm pekad !** : Il n'a rien dans le cigare ! (fig) *(Skrigneg)*

- **Un tamm pekad** : Un tout petit peu (de) ; **Hag un tamm pekad-kerc'h deuh ar mintin ha un tamm voenn ba'r ras(t)ell !** : Et un tout petit peu d'avoine le matin et un peu de foin dans le râtelier ! *(Skrigneg)*

**PE-LEC'H** [pe'lɛx-h] [plɛx-h] : [***pelech*** 1530] pronom interr. ; Où

**Na ouïe ket pe-lec'h mond** : Il ne savait pas où aller *(Plouïe)* ; **Ha ma filhor pe-lec'h (e)ma ?** : Et mon filleul où est-il ? *(Berrien)* ; **Ha pe-lec'h lak ar re-he toud ?** : Et où tous les mettre ? *(Plouïe)* ; **Ba pe-lec'h out bet, ma breur ?** : Où es-tu allé, mon frère ? *(An Uhelgoat)* ; **N'ouzes ket pe-lec'h oa aet ?** : Tu ne sais pas où il était allé ? *(Plouïe)* ; **Ba p'-lec'h (e)ma hemañ fenoñs ?** : Où est-il aujourd'hui ? *(Plouïe)* ; **Ba pe-lec'h (e)mout chom te ?** : Où est-ce que tu habites toi ? *(Plouïe)* ; **Me n'ounn ket ba pe-lec'h (e)moun...** : Je ne sais pas où je suis... *(Plouïe)* ; **Pe-lec'h (e)ma ar liñser ganoc'h ?** : Qu'as-tu fais du drap ? *(Plonee)* ; **Pe-lec'h out digoueet ga da labour ?** : T'en es où dans ton travail ? *(Skrigneg)* ; **Goûd a hounn pe-lec'h 'mañ, heñ oa bet devet kara ?** : Je sais où il est, il avait brûlé n'est-ce pas ? *(Skrigneg)* ; **N'onn ket pe-lec'h (e)mañ bremañ, n'é ket war hemañ (e)mañ ! Me gave din war hezh 'n-hi(ni) oa...** : Je ne sais pas où il est maintenant, il n'est pas sur celui-ci ! Je croyais que c'était sur celui-ci... *(Skrigneg)*

- **Ba be-lec'h** : (là) Où ; **I dad hag i vamm oa (o) labour(a)d ba-dro an ti ha gleient ket (a)naoñ o huchal ba'n dour ba b'-lec'h oa koueet** : Son père et sa mère travaillaient autour de la maison et ne l'entendaient pas criant dans l'eau où il était tombé *(Kleden)* ; **Ba b'-lec'h oa kemed ur veuc'h pe diw alïes vïer krog c'hoa(r)i tro an heñchou gate** : Là où il n'y avait qu'une vache ou deux souvent on commençait à faire le tour des routes avec elles *(Sant-Wazheg)* ; **Un tamm bi(he)n pelloc'h ba-b'lec'h oa aessoc'h dond maes** : Un peu plus loin où c'était plus facile de sortir *(Kleden)*
- **Da beked pe-lec'h** : Jusqu'où ; **Deut oa memes-tra, pugur ouïe da-beked pe-lec'h mond** : Il était quand-même venu puisqu'il savait jusqu'où aller *(Plouïe)*
- **Da be-lec'h** : Où (avec idée de mouvement) ; **Da be-lec'h 'h in da guv ?** : Où vais-je me cacher ? *(Landelo)* ; **Da b(e)-lec'h oa aet ?** : Où partit-elle ? *(Skrigneg)* ; **Da be-lec'h oan aet goude neuhe ?** : Alors où suis-je allée ensuite ? *(Plouïe)* ; **Setou mod-se da b'-lec'h 'h int 'ha !** : Donc comme ça où vont-ils ! *(Plonee)* ; **Ar c'hi oar mond da b(e)-lec'h é tomm !** : Le chien a l'habitude d'aller là où c'est chaud ! *(Speied)* ; **Houm(añ) ouïe da be-lec'h oa da zond** : Elle savait où elle devait aller *(Skrigneg)* ; **Na dac'h a-be-lec'h teuen, na da be-lec'h oan o hond** : Ni d'où je venais, ni où j'allais *(Ar Fouillez)* ; **Ouïemp ket da be-lec'h oaint aet** : On ne savait pas où ils étaient partis *(Berrien)* ; **Daon 'ha ! 'Hond da b'-lec'h out d'an eur-mañ ?** : Dam ! Où vas-tu à cette heure-ci ? *(Skrigneg)* ; **Ha da be-lec'h 'h es ? – Daon ! D'ar yêr (e)mon 'hond !** : Et tu vas où ? – Ben ! Je rentre chez moi ! *(Skrigneg)* ; **Me(d) goûd a houzon ga piw sè ha da b(e)-lec'h eint aet, me(d) ar re-he teuy d'ar gêr !** : Mais je sais qui les a pris et où ils sont allés, mais ils reviendront à la maison *(Plonee)* ; **Me ma un' barzh Skrigneg, med dam n'ounn ket da b'-lec'h é aet, oh ! Ga un' deus ma bugale kajimant-sur !** : J'en avais un à Scrignac, mais dam je ne sais pas où il est, oh ! Très certainement avec un de mes enfants *(Skrigneg)* ; **Ur gomz bennag zo, med n'ouzon ket, aet é n'ounn ket da be-lec'h é** : Il existe un mot quelconque, mais je ne sais pas, je ne le trouve plus *(Plouïe)* ; **Me(d) 'hond da be-lec'h (e)moc'h ken fiched ha ken braw, d'an eur-mañ ?** : Mais où vas-tu si élégant et si beau, à cette heure-ci ? *(Sant-Hern)* ; **Damp ur c'hrogad gad an hent, damaï vo gwelet da be-lec'h e yafe** : Allons un bout de chemin, tout à l'heure on verra où nous irons *(Plonee)*
- **(Deus / Dac'h) pe-lec'h** : D'où ; **Deus pe-lec'h oa hemañ da zond ?** : D'où venait-il ? *(Plouïe)* ; **Dac'h p'-lec'h 'n-heñi oa-heñw 'n-heñi vïe 'tond ?** : D'où est-ce qu'il venait ? *(Sant-Wazheg)* ; **Ah ! Deus pe-lec'h ?! Beñ deus lem a ga(v)on 'naoñ** : Ah ! D'où ?! Ben de là où j'en trouve *(Plourac'h)* ; **Ya, mod-se welont pe-sort mod, welont deus p'-lec'h teu an amann** : Oui, ils voient ainsi de quelle façon, ils voient d'où vient le beurre *(Plonee)* ; **A-wechou vïe pell, an dra-h(e) zepand deus p'-lec'h vïe ar labour** : Parfois c'était loin, ça dépend d'où était le travail *(An Uhelgoat)*
- **Dre be-lec'h** : Par où ; **Dre be-lec'h mond ?** : Par où aller ? *(An Uhelgoat)* ; **Med dre b'-lec'h oc'h deut ?** : Mais par où êtes-vous venu ? *(Kleden)* ; **Ha den e-bed na bet gwelet dre be-lec'h oa bet partïet an den kuit !** : Et personne ne vit par où l'homme s'était enfui ! *(An Uhelgoat)*
- **Etresseg pe-lec'h** : Vers où ; **Oh ! Ouïent ket 'treusseg p'-lec'h, un' oa aet 'treusseg ur penn, an heñi-all (e)treusseg ur penn-all** : Oh ! Ils ne savaient pas vers où, l'un était allé vers un bout, l'autre vers l'autre bout *(Lokered)*
- **Forz (ba) pe-lec'h** : Peu importe où ; **Forz ba-p'-lec'h a vïe** : Peu importe où c'était *(Plouïe)* ; **Ar re-all hallo 'n-om lakad forz pe-lec'h, me(d) nin vo oblijet da ve ene, ba-lem (e)ma ar weenn, da ziskar ha da zetailhañ 'nèi goud(e)-se** : Les autres pourront se mettre n'importe où, mais nous nous serons obligés d'y être, là où est l'arbre, pour l'abattre et le détailler ensuite *(An Uhelgoat)*
- **Fout (ba) pe-lec'h** : Peu importe où ; **Sell anê fout ba p'-lec'h !** : Regarde-les peu importe où *(Karais)*
- **Fout da be-lec'h** : N'importe où (notion de mouvement, par ex. aller n'imp...) ; **Foutr da be-lec'h, ya !** : N'importe où, oui ! *(Speied)*
- **Fout pe-lec'h** : N'importe où ; **'Hond da b'-lec'h 'mout paotr ?! – Fout p'-lec'h !** : Où vas-tu mon garçon ?! – N'importe où ! (ça ne te regarde pas) *(Plouïe)*
- **Pe-lec'h gav dit ?** : D'où tu crois que ? ; **Med 'boe an amzer na gaose k(et) an nen in brezhoneg, houzoh walc'h, (ne)med tammou bihen pe ga kamaradésed, pe-lec'h gav dit omp kap da respont dizhtu ?! Med dond a rent tamm-ha-tamm** : Mais depuis le temps qu'on ne parle breton, vous savez bien, que des petits bouts ou avec des amies, d'où crois-tu que nous sommes capables de répondre de suite ?! Mais ils viennent petit-à-petit *(Skrigneg)*
- **Pe me oar pe-lec'h** : Ou je ne sais où ; **Hag un'-all oa c'hoazh hag a teue, pe-hano oa hezh ? Oa heñ oa deus koste Motreff ahe pe me oar pe-lec'h...** : Et encore un autre qui venait, il avait quel nom ? Il était du côté de Motreff là ou je ne sais où... *(Skrigneg)*

**PELESTR** ['peːlɛs(t)] : [***pelestr*** 1732] n.m. ; Saloir

**Ya, me meus un', ur pelestr, un' grê** : Oui, j'en ai un, un saloir, un en grès *(Kleden)* ; **Ha fissell(et) 'naoñ ferm, pak(et) naoñ mad ha lak(et) 'naoñ ba'r pelestr ba'n hor'n pad c'hwec'h deiezh ! Pass izhpenn !** : Et ficelé fermement, bien empaqueté et mis dans le saloir dans le sel pendant six jours ! *(Kleden)* ; **Ha goud(e)-se oa deut ar c'hoñjelateurien, seto goud(e)-se oa ket emm pelestr kin** : Et ensuite les congélateurs sont apparus, ainsi donc on n'avait plus besoin de saloir *(Kleden)*

**PELL** [pɛl] : [vx. br. ***pell***] ad. ; Loin / Lointain (-e) / Longtemps / Long (-ue) / **PELLOC'H** ['pɛlɔx-h] : ad. ; Plus tard / Plus loin

**Pi(d)ur vije pell 'tre ar meujou** : Puisque c'était long entre les mets *(Skrigneg)* ; **(E)ma ket pell 'vel-kent Bolazeg deus Uhelgoat !** : Tout de même Bolazec n'est pas loin du Huelgoat ! *(Skrigneg)* ; **Suilhet é ar patates, chomet eint re bell war an tan** : Les patates sont brûlées, elles sont restées trop longtemps sur le feu *(Plouïe)* ; **C'hwi dapo un dro bell !** : Tu prendras le long tour ! *(Plonee)* ; **Ya, gwech-all vïe daw mond war-droad pell ar mo(d)-se heñ !** : Oui, autrefois il fallait ainsi aller loin à pied hein ! *(Plonee)* ; **Ar pellañ meus gall(et) kleo kaos petramed kaoud da lenn diwar maner ar Rusquec é tro ar bla(v)ezh pevarzeg-kant ugent, pe tregont** : Le plus loin que j'ai pu entendre ou-bien lire sur le manoir du Rusquec date des alentours de l'an quatorze cents vingt, ou trente *(Landelo)* ; **Hag an Amerikaned, pelloc'h, na dastumet un neubeud re-all en ene** : Et, plus tard, les Américains en ont ramassé quelques autres là-bas *(Plouïe)* ; **An dud oa ba'r foar oa komañset d'ond en-dro dèoñ, oa ur c'helc'h pell ha toud** : Les gens dans la foire commencèrent à se rassembler autour de lui, un long cercle et tout *(An Uhelgoat)* ; **Med pelloc'h oa ! Tostoc'h oa mond da Voutrac'h** : Mais c'était plus loin ! C'était plus proche d'aller à Boutrac'h *(Sant-Wazheg)* ; **Pé vïe aet toud an dour deuh ar pod, bade ket pell an dour** : Quand toute l'eau du pot était partie, l'eau ne durait pas longtemps *(An Uhelgoat)* ; **Med eñ oa pell-mat deus 'zu-mañ** : Mais il était très loin de chez moi *(Skrigneg)* ; **Mi gave din oan ket pell 'hat** : Je pensais que je n'étais pas loin ma foi *(Plouïe)* ; **Hag ar bern foenn oa ket pell (iv)e** : Et le tas de foin n'était pas très éloigné non-plus *(Plouïe)* ; **Deus pell oa deut lod memes (iv)e da jikour aha(no)mp da lao an tan** : Certains aussi étaient même venus de loin pour nous aider à éteindre le feu *(Plouïe)* ; **Oh gast ! Pell é 'ha ! Paotr-powr, me jomein ket keid-se (e)ta ga'r vïou hañ 'ha** : Oh putain ! C'est long quoi ! Mon pauvre moi je ne resterai donc pas si longtemps avec les œufs hein *(Landelo)* ; **C'hwi zo bet pell roulañ !!!** : Tu as roulé ta bosse pendant longtemps *(Plouïe)* ; **Da weled dig-heñw voan gouest d'o(be)r, pell poa lar(et) din** : Pour voir si j'étais capable de le faire, tu me l'as dit il y a longtemps *(Plonee)* ; **Da hezh neuhe voa rôet neu'n un tamm maner kozh dèoñ pell ahano, pell deuh ar re-all** : On lui donna alors un vieux petit château loin de là, loin des autres *(Plonee)* ; **Pugur (e)ma ket pell 'neoñ** : Puisqu'il n'est pas loin *(Sant-Wazheg)* ; **Yann oa chomet pell war-lerc'h** : Yann était resté loin derrière *(Lopereg)* ; **Med chomo ket mad pad gwal bell 'è** : Mais il ne restera pas bon pendant très longtemps non-plus *(Skrigneg)* ; **Me zo kont(añ) doc'h deus pelloc'h so (e)vid an dra-(ho)nt, med me oan kemed mouss c'hoazh (ah)anon pé voa had(et) warnoñ** : Je vous parle de plus vieux que ça, mais moi je n'étais encore qu'un gosse quand on y semait *(Speied)* ; **Pell raog oa ket mann e-bed da gassed ar vigwale d'ar skoul, an dra-s(e) ree pell memes-tra !** : Longtemps avant, il n'y avait rien du tout pour amener les enfants à l'école, ça faisait loin quand-même ! *(Ponvel)* ; **N'é ket braw sell(e)d deus keid-s(e) heñ ? Ar loar zo pell heñ ?** : Ce n'est pas facile de regarder de si loin hein ? La lune est loin hein ? *(Kareis)* ; **Me meus choñj ur yontr din ha na gwerzhet ur veuc'h ! Pell d'ar gêr oa aet da gass(e)d** : Je me rappelle d'un oncle qui avait vendu une vache ! Et il partit l'amener loin du village *(Plonee)*

- **Aboe pell-zo** : Depuis longtemps ; **Hi gwas so marw 'boe pell-zo ha meus gwelet 'nèi ahe n'eus ket keid-so se** : Son mari est mort depuis longtemps et je l'ai vue là il n'y pas si longtemps que ça *(Karnod)* ; **Yao ! Boe pell-zo ! Med tïer ba e blass so pell-zo 'è** : Si ! Depuis longtemps ! Mais à la place il y a également des maisons depuis longtemps *(Speied)* ; **Ha hezh so ur pardon 'ha hag a zo 'bowe pell-zo 'è, med hezh a zelc'h 'taw !** : Et ça c'est un pardon ma foi qui existe aussi depuis longtemps, mais il continue toujours ! *(Skrigneg)*
- **Aboe zo pell-zo** : Depuis super longtemps / Depuis belle lurette ; **Zo bet laret, kar 'boe zo pell-zo !** : Qu'on dit, car ça fait belle lurette ! *(Ponvel)* ; **Ha goulskoude meus bet gwraet deus ma nizhes ahe his-se abowe zo pell-zo ha oa deut daroued ba enni ahe his-se toud** : Et pourtant j'ai fait à ma nièce là-même ça fait super longtemps, elle avait eu des dartres là comme ça *(Plouïe)*
- **Beañ pell deus partoud** : Être loin de tout ; **Ur chapel vraw neuhe hag a (e)mañ pell deus partoud 'è, pugur (e)ma pemp kilometr deuh ar bourk ! Setu a ra deg ahann, pugur (e)ma ba an tu-all deus Skrigneg** : Alors une belle chapelle qui est également loin de tout, puisqu'elle est à cinq kilomètres du bourg ! Ça fait donc dix d'ici, puisque c'est de l'autre côté de Scrignac *(Skrigneg)*
- **Be pell (é/o) + *vb.*** : Mettre du temps à + *vb.* ; **Lod vé pell (é) tiskiñ** : Certains mettent du temps à apprendre *(Plouïe)* ; **Pell vêr 'tespun 'nê hañ !** : On met du temps à les ramasser hein ! *(Skrigneg)* ; **Me zo bet pell (é) tiskiñ ha kondüiñ** : Moi j'ai mis du temps à apprendre et conduire *(Plouïe)*
- **Bet pell ba** : Resté (-e) longtemps dans ; **Oh ma Doue ! Ni zo bet pell ba'h ar vagajin ! 'Zhpenn un eur, pudur oagn ket kap da choaj, kemend-all a draou 'vel a oa !** : Oh mon Dieu ! Nous sommes restés longtemps dans le magasin ! Plus d'une heure, puisqu'ils étaient incapables de choisir, tellement il y avait de choses ! *(Skrigneg)*
- **E-pad pell** : Pendant longtemps ; **An dra-he meus ket bet gwelet 'pad pell** : Je n'ai pas vu ça pendant longtemps *(Plouïe)*
- **E(rr)o é pell gantañ** : Il est au bout du rouleau (m-à-m. il est arrivé loin avec lui) *(Kergrist)*
- **Ha mad pell-zo !** : Eh puis basta ! ; **Hag un tamm plous war-horr(e) goud(e)-se ha mad pell-zo !** : Et ensuite un peu de paille par-dessus, eh puis basta ! *(An Uhelgoat)*
- **Kaoud pell da** : Avoir longtemps à ; **Me(d) forz pe-naos, beb su(zhu)n vije poah(e)t, sell na ket pell da chom** : Mais qu'importe, on cuisait chaque semaine, donc il n'avait pas longtemps à rester *(Skrigneg)*
- **Mond pell** : Aller loin / Vivre longtemps ; **Yefeh ket pell !** : Vous n'irez pas loin ! *(Plonee)* ; **Mechañs yef(e) pell c'hoazh !** : On espère qu'il vivra encore longtemps ! *(Laz)* ; **An heñi gouev ba krabanou hezh, beñ heñ n'a ket**

**pell hañ !** : Celui qui tombe entre ses mains ne va pas loin hein ! *(Plouïe)* ; **Aet oa-'ñw vall, vall-tre ! N'ey ket pell, 'hond dé basseal (e)ma** : Il va mal, très mal ! Il ne vivra pas longtemps, il va y passer *(Kleden)* ; **Neus ket kalz yec'hed 'naoñ, me(d) heñ 'h ey pell memes-tra !** : Il n'a pas beaucoup de santé, mais il vivra longtemps quand-même *(Kleden)* ; **'Re Skrigneg amañ, 'benn mond d'an diskotek vé red dê mond pell heñ !** : Ceux de Scrignac ici, il faut qu'ils aillent loin pour aller en discothèque ! *(Pluskelleg)*

- **Mond pell ga *udb.*** : Faire longtemps avec *qqchose* ; **Ha lod lemmèh 'nê ur wech ha 'h eeh pell gante ha lod-ell, 'benn pise gwraet tri-pe(va)r metr gante, vïe red dec'h hadlemm(añ) 'nê c'hoazh 'è** : Et certaines d'entre elles, vous les aiguisiez une fois et vous faisiez longtemps avec et d'autres, d'ici que vous ayez fait trois-quatre mètres avec, il vous fallait les aiguiser à nouveau *(Karais)*
- **Pass be pell** : Ne pas mettre longtemps / Ne pas être long ; **Voa ket bet gol-bell 'ha** : Ça ne fut pas bien long ma foi *(Plonee)* ; **Vegn ket bet pell !** : Ils ne furent pas longs ! *(Plonee)* ; **Ha oa ket bet pell heñ !** : Et il n'avait pas été long hein ! *(Kleden)* ; **Ar c'herseg visent ket pell 'h o(be)r an dro heñ !** : Les chevaux ne mettaient pas longtemps à faire le tour hein ! *(Ponvel)* ; **Med oamp ket bet pell 'benn mamp disket ar galleg (a)darr(e), da-heul ar re-all** : Mais nous n'avions pas mis longtemps pour apprendre le français, à la suite des autres *(Poullaouen)*
- **Pass mond pell** : Ne pas vivre vieux ; **Ah heñ n'ey ket pell kin** : Ah il ne vivra plus très longtemps *(Skrigneg)* ; **Ah gwasheet é ! Komañs(e)t é da jom ba e wele, bremañ n'ay ket pell kin** : Ah ça c'est aggravé ! Il commence à rester au lit, il n'ira plus très loin *(Skrigneg)* ; **Ya, un' hag vise e(rr)o ba e zevejou divèoñ, heñ n'ey ket pell kin, ahe oa « e(rr)o isel an dour ga e batates... »** : Oui, un qui était arrivé dans ses derniers jours, il n'ira plus très loin, là « son eau était arrivée basse avec ses patates » *(Ponvel)*
- **Pass mond pell deus ar gêr** : fig. Ne pas aller loin ; **N'eh ket pell deuh ar gêr 'n-ur bren(añ) ur *gigot* bep sul am(añ) !** : Vous n'allez pas loin en achetant un gigot chaque semaine ici ! *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Pell a ra** : Ça fait long ; **Ha bremañ ra pell ahann da zevezh ar gwener** : Et maintenant ça fait long d'ici la journée de vendredi *(An Uhelgoat)*
- **Pell oa** : (Il y avait / Ça faisait) longtemps / Depuis longtemps ; **Hag a oa pell oa !** : Et c'était il y a longtemps ! *(Skrigneg)* ; **Med me oa intañves pell oa ha houzh na owen pete-goûd mïen klasket ur bonami** : Mais j'étais veuve depuis longtemps et elle avait peur au cas où j'aurais cherché un bon ami *(Skrigneg)* ; **Pell a oa oa laret din mond** : Ça faisait longtemps qu'on m'avait dit de venir *(Berrien)* ; **Deut ar re-mañ-all pell oa** : Eux autres étaient venus depuis longtemps *(Plonee)*
- **Pell re + *ad.*** : Bien trop + *ad.* ; **An eubeul tàè, brofitè toud hag an eubeul vis(e) pell re hross 'vi(d) ar gaseg dé zigass (a)naoñ war an douar** : Le poulain venait, il consommait tout et il était bien trop gros pour que la jument le fasse naître *(Kleden)*
- **Pell-zo** : (Il y a / Ça fait) longtemps / Depuis longtemps ; **N'eus ket gwal bell-zo c'hoazh 'è** : Il n'y a encore pas bien longtemps non-plus *(Speied)* ; **Med pell-zo vé ket gwraet se hañ !** : Mais ça fait longtemps qu'on ne fait plus ça hein ! *(Ponvel)* ; **Ar re-he é staotet ar vezh gate pell-zo !** : Ça fait longtemps qu'ils n'ont plus honte de rien ! *(Plouïe)* ; **Oh ! Pell-zo meus ket gwraet hañ ! Pell-zo** : Oh ! Ça fait longtemps que je n'ai pas fait hein ! Longtemps *(Skrigneg)* ; **Ur bann'h gwin kozh ha hi(ni) mad ! A-sort peus ket evet pell-zo** : Un coup de vieux vin et du bon ! Comme tu n'en as pas bu depuis longtemps *(Skrigneg)* ; **Daonet Yves c'hwi n'oc'h ket bet kowess pell-zo 'hat** : Diable Yves il y a longtemps que vous ne vous êtes pas confessés *(Lokmarïa)* ; **pell-zo m'oc'h krog ober an dro din** : Ça fait longtemps que vous avez commencé à me tourner autour *(Landelo)* ; **Med amañ n'eus kaos e-bed, pell-zo (a)darre !** : Mais ici on n'en parle pas, et depuis longtemps encore ! *(Skrigneg)* ; **An aval-pin vije koueet pell-zo war an dou(a)r deja** : La pomme de pin était déjà tombée depuis longtemps sur le sol *(Skrigneg)* ; **Oh oa ket 'ha ! Pass ken pell-zo te !** : On non ma foi ! Pas depuis si longtemps que ça ! *(Karnod)* ; **N'eus ket pell-zo (e)vi(d) ar bla** Il n'y a pas longtemps cette année *(Plouïe)* ; **Me zo 'bow(e) re bell-zo ba'r vicher 'vid goûd** : Je suis depuis trop longtemps dans le métier pour savoir *(Lannedern)* ; **N'eus ket gwal bell-zo zougè 'n dud chupennou c'hoazh** : Il n'y a encore pas bien longtemps, les gens portaient des vestes *(Kareis)*
- **Pell-zo zo (a)boe** : Ça fait bien longtemps depuis ; **Ya ha chervijiñ vis(e) 'taw ga ur bern tud 'è, pell-zo zo (a)boe heñ !** : Oui et pour le service il y avait toujours un tas de gens, ça fait bien longtemps depuis hein ! *(Ponvel)*

**PELL** [pɛl] : [***pell*** 1499] n.m. ; Balle (enveloppe)

✗ *syn.* : ***pellachou*** ; & *cf.* : ***kerc'h***

**Ha neuhen vije destumet mad toud ar pell, me lar dit ! Vije gad ur skuberr'nn ahe his-se** : Et alors on ramassait bien toute la balle, je peux te le dire ! On était avec un balai là comme ça *(Skrigneg)* ; **Blam da zibellañ 'naoñ, pudur ar pell oa red kaoud da lakad ba'h golc'hidou zo ba'h ar gweliou** : Afin de lui enlever la balle, puisque il fallait avoir de la balle pour mettre dans les couettes qu'il y a dans les lits *(Berrien)* ; **Ar c'hou-pie vij(e) ket cheñchet beb pla, kar wichou vij(e) ket tro-walc'h a bell d'o(be)r ! Sell ar c'hou-pie ree dow la wichou** : On ne changeait pas le couvre-pieds chaque année, car parfois il n'y avait pas assez de balle pour faire ! Le couvre-pieds faisait donc parfois deux ans *(Skrigneg)* ; **Ha gwech-all vïe ar holved ga ar pell barzh walc'h ha pé vïer 'torn(añ) vïe daw despun ar pell, vis(e) che(ñ)ch ar pell ur wech ar bla** : Et autrefois il y avait la couette contenant de la balle et lorsqu'on battait, on devait ramasser la balle, on changeait la balle une fois l'an *(Plonee)*

- **Golc'hed-pell** : [***golc'het pell*** 1659] Couette de balle ; **Me meus choñj, ma breu(r) vije 'kousked ba'h ur gwele-klos, laket deja brankou ahe ha laket plous warnoñ ha laket ur holc'hed-pell goude** : Je me rappelle, mon frère dormait dans un lit clos, il avait déjà mis des branches et de la paille dessus et après une couette de balle *(Skrigneg)*
- **Pell-kavell** [pɛl'kɑ.jl] : De la balle d'avoine pour paillasses ; **D'ar re-vi(he)n vïe laket un tamm pell-ka'ell ba'r c'ha'ell** ['hɑ.jl] **'e** : On mettait aussi aux petits un peu de balle d'avoine dans le berceau *(Plonee)* ; **Ur wech ar bla**

**vïe laket pell fresk ba'r holvïou, un tamm pell-ka'ell** [pɛl'kɑ.jl] : On mettait de la balle fraîche dans les couettes une foi l'an, un peu de balle d'avoine *(Plonee)*

➢ **Pell-kerc'h** : Balle d'avoine ; **Pell-kerc'h vis(e) laket ba'r holvïou, set' vïe daw dispartïañ 'n heñi prop, c'hwi oar walc'h, pé vïer 'torn(añ)** : On mettait de la balle d'avoine dans les couettes, il fallait donc séparer le propre, vous savez bien, lorsqu'on battait *(Plonee)*

**PELLAAD** [pɛ̀'lɑːd-t] : [***pellhat*** 1499] vb. ; (s') Éloigner

**Pellaad a ra** : Il s'éloigne *(Lannedern)*

**PELLACHOU** [pɛ'laʃ(u/o)] : [***pellachou*** 1914] n.pl. ; Déchets de balle

✗ *syn.* : ***pell*** ; & *cf.* : ***kerc'h***

**Sete ma mamm-gàer lake pellacho gwinizh ha vïe lakeet an tan ba'r pellacho** : Donc ma belle-mère mettait des déchets de balle de blé et on mettait le feu aux déchets de balle *(Pleiben)* ; **Me meus bet kousket war ar pellachou** : J'ai eu dormi sur les balles (d'avoine) *(Ponvel)* ; **Ar mod-all e jomeè ar pellachou en-dro dê** : Sinon les déchets de balle restaient autour d'eux *(Pleiben)* ; **Sete goud(e) ba'r gêr vije lakeet ar pellachou da zond-kuit** : Donc après à la maison on faisait se détacher les déchets de balle *(Pleiben)* ; **Sete me da gargañ dow bezh sac'h-kulass ga pellachou** : Et moi de charger deux gros sac d'un quintal de restes de balle *(An Uhelgoat)* ; **Mignoc'h (a) bellachou ha traou vis(e) dan an hijéres** : Il y avait plus de balles et autre sous le secoueur *(Ponvel)* ; **Ya ha vise jerret ar pellachou a-hed ar bla** : Oui et on ramassait les balles toute l'année *(Ponvel)* ; **Oh ! Ar pellachou tàè ba-dindan am(añ), me(d) as(e) vise daw tenn(añ) ar greun ga ur rojell neuh(e) !** : Oh ! Les déchets de balle venaient ici en dessous, mais là il fallait alors extraire le grain avec un rabot ! *(Karais)* ; **Pé teue ar greun deus an dornerésed kentañ v(o)a ur bern pellachou jomeè, petram pé vije destumet ar greun dindan...** : Lorsque le grain venait des premières batteuses, beaucoup des déchets de balle restaient, ou-bien on ramassait le grain en dessous *(Pleiben)* ; **Ar wentéres na un dorn ha vis(e) troiet hoñzh ha hoñzh ree a(v)el, paletou oa barzh hag a ree a(v)el ha' lakè ar pellachou d'ond-roud** : Le tarare possédait une manivelle que l'on tournait et il produisait du vent, il y avait des palettes à l'intérieur qui produisaient du vent et expulsaient les déchets de balle *(Karais)* ; **Ar pellachou ha vïent laket ba'r wentéres hag ar greun mad neu'n vis(e) jerr(e)t, karget ba'r sïer hag ar baotred neu'n gassè ar greun d'ar gambr** : Les déchets de balle, on les mettait dans le tarare et alors le bon grain était ramassé, chargé dans les sacs et alors les hommes envoyaient le grain dans la chambre *(Karais)*

**PELLENN** ['pɛlən] : [vx. br. ***pellin*** ; ***pellenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [pɛ'lɛnu]) ; Pelote (cf. **POLOTENN**)

**Dibunañ ur bellenn-hwlan** ['ʰlɑ̃ːn] : Dévider une pelote de laine *(Lannedern)*

**PÊLON** ['pɛːlɔ̃n] ['pɛːlən] : [***palon*** 1499 ; ***paelon*** 1659] n.f. ; Poêle (à frire)

✗ *syn.* : ***belouer, palarenn*** ; & *cf.* : ***billig***

**Un tamm toas-galetes ahe, passeet ba'r bêlon, sukr, memes ga'n toas d'ar re-s(e), vé gwraet bar(a) toastennet, un tamm bar(a) kozh, passeet ba'n toas ha passeet ba'r bêlon gou(de)-se, un dister sukr** : Un peu de pâte à galettes là, qu'on passe dans la poêle, du sucre, même avec de la pâte de celles-là, on fait du pain perdu, un peu de vieux pain, qu'on passe dans la pâte et qu'on passe ensuite dans la poêle, un brin de sucre *(Laz)*

**PEMDE** ['pɛmdɛ] : [***pemdez*** 1499] ad. ; Chaque jour

✗ *syn.* : ***bemde***

**Ar bragou rijenn(ed), ar re-m(añ) oagn ket 'vi(d) ar pemde 'vel-se, ar reñ-h(e) oa 'vi(d) ar sul neu'n ! Ar re-m(añ) oa potop !** : Les pantalons côtelés, ils n'étaient pas pour tous les jours comme ça, ils étaient alors pour le dimanche ! Ils étaient en suédine ! *(Kareis)*

➢ **D'ar pemde** : En semaine (sauf le dimanche) ; **Memes d'ar pemde lakègn se !** : Ils mettaient même ça en semaine *(Kareis)*

**PE-MOC'H** [pe'moɦ] : n.m. (pl. **-ed** [pe'moɦəd-t]) ; Cochon (cf. **MOC'H**)

**PE-MOD** [pe'moːd] : pronom inter. ; Comment / De quelle façon (cf. **PE-SORT MOD / PENAOS**)

**Pe-mod é marw ar paotr ?** : Comment le garçon est-il mort ? *(Kleden)*

**PEMP** [pɛm-p] : [vx. br. ***pemp***] nombre ; Cinq

**Pemp warn-ugent** : Vingt-cinq ; **Pemp pla** ['pɛmpla] : Cinq ans ; **Matresse oa pemp eur (a-)benn oaint deut d'ar gêr deuh ar fest-nos** : Il était peut-être cinq heures avant qu'ils ne reviennent à la maison du fest-nos *(Plonee)*

**PEMPIS** ['pɛmpiz-s] : [***pempes*** 1499] n.m. ; Ciguë

**Pemp-pis ha c'hoazh an tr(o)ad deus ar re-s(e) vise tapet ga'r re vis(e) 'neo gwlan** : La ciguë et encore leur tige était prise par ceux qui filaient la laine *(Ponvel)* ; **An tr(o)ad deus ar pempis oa kreus hag ar re-he vise jerret ha laket da zisec'hañ un tamm** : La tige de la ciguë était creuse et on les ramassait et les faisait sécher un peu *(Ponvel)*

**PEMP-RIJENN / PEMP-RIDENN** [pɛm'riːʒən] [pem'riːdən] : n.m. ; Herbe à cinq coutures (plantain lancéolé)

**PEMZEG** ['pɛmzɛg-k] : [***pempzec*** 1499] nombre ; Quinze

**Pemz' te(ve)zh, ur mis m(e)nneket** : Quinze jours, un mois et quelque *(Karais)* ; **(A-)benn diryow (e)mañ ar bemzeg a vis-meurzh** : Jeudi c'est le quinze mars *(Kergrist)* ; **Goude meus echu ma skoul ene da bemzeg la** : Ensuite j'y ai fini ma scolarité à quinze ans *(Kalaner)* ; **Tro ar bla(v)ezh pemzeg-kant, un tammig (a-)raog** : Aux alentours de l'an quinze cents, un petit peu avant *(Landelo)* ; **Kalz a feurmou zo, dow-c'hant pemzeg feurm so war ar barros** : Il y a beaucoup de fermes, deux cent quinze ferme sont sur la commune *(Skrigneg)* ; **'Tro ar bemzeg deuh ar mis-mañ vije lar(e)t, vije ket ?** : On disait aux alentours du quinze de ce mois-ci, non ? *(Skrigneg)* ; **Ba pemzeg la oan aet da Vrest da zisken ma micher ha goud(e)-se oan bet tôer dalc'h-mad, me zo bet tôer dalc'h-mad !** : À quinze ans je partis à Brest pour apprendre mon métier et ensuite je fus couvreur, j'ai toujours été couvreur ! *(Skrigneg)* ; **Pemzeg-kant ! Teir gwech pemp-kant** : Quinze cent ! Trois fois cinq cent *(Kergloff)* ; **Hag ene vé ar pardon neuhe ar bemzeg (a) vis-eost, beb pla !** : Et on y fait alors le pardon le quinze août, chaque année ! *(Skrigneg)*

**PEMZEKTE / PEMZETE / PEMZTE** [pɛm'zɛ(k)te] ['pɛmste] : [***pemzecdez*** 1623] n.m. ; Quinzaine (de jours)

**Houzh vije a-taw ba'r pemzete dive deus mis-kerzu** : Elle se déroulait toujours la dernière quinzaine du mois de décembre *(An Uhelgoat)* ; **Hag e chome ar glô pad eizhte, pemzete hag a-wechou teir su'n** : Et la pluie restait pendant huit jours, quinze jours et parfois trois semaines *(Plouïe)* ; **Goud(e) noa labouret matreh(e) eizh pe pemzete** : Après qu'elle eut travaillé peut-être une huitaine ou une quinzaine *(Sant-Wazheg)* ; **Ur wech pep pemzete d'ar yow** : Une fois chaque quinzaine le jeudi *(Plouïe)* ; **Da drempañ pad pemzete ha meskañ (a)nèoñ beb dow zevezh** : À tremper toute une quinzaine et à mélanger tous les deux jours *(Skrigneg)* ; **Med bet é bet heñw klañw pad pemz(e)te pe teir su'n** : Mais il a été malade pendant une quinzaine ou trois semaines *(Kleden)* ; **Ha mé c'hoar vihen oa-i ket ganet c'hoa(zh) 'nèi, oa gan(et) 'è pemzete war-lerc'h** : Et ma petite sœur n'était pas encore née, elle naquit quinze jours après *(Laz)* ; **Hezh vïe pemzete deja, bemd(e) ha bemde ha bem(de) ha bem(de) 'hadañ petrabes ar mod-se !** : Il était déjà une quinzaine, tous les jours, tous les jours à semer des betteraves comme ça ! *(Kolloreg)*

**PÉN** ['pen] : n.m. ; Tête (cf. **PENN**)

**PE-NAOS** [pe'nɔ̃:z-s] : [***penaus*** 1499] pronom inter. ; Comment / & conj. Que

**Pe-naos ?** : Comment ? *(An Uhelgoat)* ; **N'ounn ket da be-rag na pe-naos** : Je ne sais ni pourquoi ni comment *(Plouïe)* ; **N'ounn ket pe-naos na pe-sort mod** : Je ne sais comment ni de quelle manière *(Plouïe)* ; **Pe-naos 'h esplikin-me dit-te** : Comment t'expliquerai-je ? *(Skrigneg)* ; **N'ouon ket pe-naos vise gwraet** : Je ne sais pas comment on faisait *(Plouïe)* ; **N'onn ket pe-naos a refen** : Je ne sais pas comment je pourrai faire *(Berrien)* ; **Eh ! Ha pe-naos a vij(e) kaoseet deuh ar vugale...** : Eh ! Et comment on s'adressait aux enfants... *(Skrigneg)* ; **Med setu walc'h pe-naos oa sterd ar jeu !** : Et donc voilà comment c'était dur ! *(Sant-Nigouden)* ; **Pa welen pe-naos lar 'n-om chikane a-raog oas ganet !** : Quand je voyais comment ça se querellait avant que tu naisses ! *(Skrigneg)* ; **Ar re-he ouïent ket pe-naos 'n-om zibab da zigoueo ba'r pennou** : Ils ne savaient pas comment se débrouiller pour arriver dans les bouts (des sillons) *(Plouïe)* ; **P(a) 'h a an nén da joñjal pe-naos i vreu(r) oa disked mad ha pe-naos oa hezh...** : Quand on pense comment son frère était bien instruit et comme l'autre était... *(Skrigneg)* ; **Ha ba'r skol oa divennet din kaoseal brezhoneg med pe-naos mije gwraet mod-all ?!** : Et à l'école on m'interdisait de parler breton mais comment j'aurais fait autrement ?! *(Lokmarïa)* ; **Pe-naos 'h a Mari ? – Oh ! Mad a-walc'h** : Comment va Marie ? – Oh ! Plutôt bien *(Skrigneg)* ; **Ah bon 'ha ! Biskoazh kemend-all 'ha ! Pe-nao(s) a riñ bremañ...** : Ah bon ma foi ! C'est pas vrai ma foi ! Comment je vais faire maintenant... *(Skrigneg)* ; **Ma ket gwel(et) neme(d) an dra-he, sete gis-se ouïen ket pe-naos oa lec'h-all** : Je n'avais vu que ça, ainsi donc je ne sais pas comment c'était ailleurs *(Berrien)* ; **Daon 'ha ! Me ga(v)e diñ pe-naos me ma bet klêt lared pa vije bugale e vije naw mis** : Dam ma foi ! Je croyais que j'avais entendu dire que c'était neuf mois lorsqu'il y avait des enfants *(Skrigneg)* ; **Goûd a houz(e)s ar re-yowank pe-nao(s) a reont pé 'n-om gav ennoñ... 'N-om boked** : Tu sais comment les jeunes font lorsqu'ils se retrouvent dedans... S'embrasser *(Skrigneg)* ; **Tud un tamm bihen klei, sete neugn ket kalz spered da hoûd pe-naos vé labouret** : Des gens un peu gauches qui n'ont donc pas beaucoup de jugeote concernant la manière de travailler *(Lokmarïa)* ; **Da wel pe-naos é koéñvet** : Pour voir comment c'est enflé *(Skrigneg)* ; **Me n'ounn ket pe-naos lar an dra-he dit** : Je ne sais pas comment te dire ça *(Skrigneg)* ; **Sete é red goûd pe-naos implijañ (a)naoñ** : Il faut donc savoir comment l'employer *(Skrigneg)* ; **Ma ket joñj kin, gwel a res pe-naos ankoueon...** : Je ne me rappelais plus, tu vois comment j'oublie... *(Skrigneg)* ; **Élise ! Un tamm pe-naos a ho ? – Eh ! Me 'n-om servijo ma-hun, feus kemed 'n-om servijiñ neu'n** : Élise ! Comment veux-tu ta part ? – Eh ! Je vais me servir toute seule, tu n'as qu'à te servir alors *(Skrigneg)* ; **Pe-naos ?! 'Velkent n'o ket rôet ar re-he d'ar pilhouèr ! Traou ken solud-all ! Heus kemed lakad ar re-he ha mond da labourad !** : Comment ?! On ne va tout de même pas les donner au chiffonnier ! Des trucs si solides ! Tu n'as qu'à les mettre et aller travailler ! *(Skrigneg)* ; **Med an ostis zo deut da Lannedern gomprene ket pe-naos an dud laront ket boñjour morse 'n-ur zond ba'n ti, serr zond ba e gomers** : Mais le cafetier qui est venu à Lannédern ne comprenait pas que les gens ne disent jamais bonjour en entrant dans la maison, en entrant dans son commerce *(Lannedern)*

- **Forz (/vorz) pe-naos** : De toute façon / N'importe comment ; **Vorz pe-naos ar re-yowank vijent ket lak(et) en-dro d'ar re-varo** : De toute façon on ne mettait pas les jeunes autours des morts *(Skrigneg)* ; **Un tamm fissel oa util forz pe-naos hag ur gontell (e)vid liberiñ ar marc'h ha neuhe ar lon-keseg pe da droc'had** : Un bout de ficelle était utile n'importe comment et un couteau pour libérer le cheval étalon et donc l'équidé ou pour couper *(Skrigneg)* ; **Daon ! Pet(r)a larche ? Vorz pe-naos oa ket 'vid lared mann e-bed, houzoh walc'h, pedur an dra-he vé ket efasset !** : Diantre ! Qu'aurait-elle dit ? De toute façon elle ne pouvait rien dire, vous savez bien, puisque ça ne s'efface pas ! *(Skrigneg)*

- **Fout pe-naos** : Peu importe comment ; **Foutr pe-naos vije kont vije ur c'horgnad-putun** : Peu importe comment ça se passait, il y avait une pipe de tabac *(Plouïe)*
- **Pe-naos (ema / 'h a) kont (?)** : Comment ça se passe (?) ; **Pe-naos 'h a kont ga da familh ?** : Comment va ta famille ? *(Skrigneg)* ; **Med gwel a ret ba partoud pe-naos vïe kont** : Mais vous voyez partout comment ça se passait *(Plouïe)*
- **Pe-naos vank an dra-he dit** : Comment tu la veux ; **Beñ an dra-he zepand deus ar lon, pe-naos vanke dit** : Ben ça dépend de l'animal, comment tu le voulais *(Plouïe)*

**PENE** ['peːne] : ad. excl. ; Combien / À quel point

**Ha hih alvokad noè sa(v)et i vouezh pé wele pe-sort mod oa-hi ba'n disvegañs ha pene trist oa** : Et son avocat leva la voix quand il vit à quel point elle était dans l'opprobre et combien elle était triste *(Kergrist)*

**PENN / PÉN** [pɛn] [pen] : [vx. br. ***pen(n)***] n.m. (pl. **-ou** ['pɛnu] ['penu]) ; Tête / Bout / Pan / Pignon (maison) / Extrémité

**Ur penn rond dê ? Moan o beg !** : Ils avaient un bout arrondi ? Leur bout était mince ! (sabots) *(Skrigneg)* ; **Un taol-krenn ha' 'r penn jom ba-dindan ar yar** : Un coup sec et la tête reste sous la poule *(Laz)* ; **Me(d) an dra-he zo ba o venn, med pass ba ma hin(i)-me !** : Mais ça c'est dans leur tête, mais pas dans la mienne ! *(Lannedern)* ; **Heñw oa sañset d'ond da Rennes ablam na ur boan ba e benn** : Il était censé aller à Rennes, car il avait une douleur à la tête *(Kolloreg)* ; **Diskabell o venn, ur rann war o blew** : Nus tête, leurs cheveux séparés par une raie *(An Uhelgoat)* ; **Fass din ba'r penn-se ahe his-se** : En face de moi dans ce bout-là là comme ça *(Ar C'hastell-Ne)* ; **C'hweet oa o venn** : Ils avaient la tête enflée *(Poullaouen)* ; **War penn an daol** : Sur le bout de la table *(Kolloreg)* ; **Med kalz anê, (e-)plass lakad o zreid dindan an daol, 'h é o venn a'h ee dindan !** : Mais beaucoup d'entre eux, au lieu de mettre leurs pieds sous la table, c'était leur tête qui allait en dessous ! (saoul) *(Plourac'h)* ; **Sonn e benn** : La tête droite *(Lokmarïa)* ; **Boudinellañ ra ma venn** : Ma tête bourdonne *(Poullaouen)* ; **Oa ket, ur penn d'ar bern oa chomet mad** : Non, un pan du tas avait été épargné *(Plouïe)* ; **Me oa-me ene fass (e)vel vise bet ar jañdarmeri ba-lec'h (e)ma ti-Leclerc ahe ba'r penn-all ahe, memes-mod** : Moi j'étais là en face comme si la gendarmerie avait été là où est Leclerc là à l'autre bout, pareil *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ya-ya, sklêrijennet a-wechou (e)vel ma vije *faux phares* ba'r pennou** : Oui-oui, parfois éclairé comme s'il y avait des faux phares aux extrémités *(Pleiben)* ; **Un tumeur na ba e benn ha d'ar mar(e)-se ouïent ket** : Il avait une tumeur à la tête et à cette époque-là ils ne savaient pas *(Lokarn)* ; **Ya, ar penn-traoñ hag ar penn-nec'h neugn ket ar memes stil !** : Oui, le bas et le haut n'ont pas le même style ! *(Skrigneg)* ; **Pedet mamp neuhe ar penn, an heñi oa ar respoñsabl bras** : Nous avions alors invité le directeur, celui qui était le grand responsable *(Poullaouen)* ; **Kaojou disuit, heb penn na rèr** : Des paroles incohérentes, sans queue ni tête *(Poullaouen)* ; **Mastudet e benn gad an dow lankon** : Sa tête abîmée par les deux voyous *(Poullaouen)* ; **Ha oa faoutet e benn ha oa (ne)med kerloskennou ba e benn** : Sa tête fut fendue, elle était remplie de perce-oreille *(Lokarn)* ; **Hezh gerzh war i benn** : Il marche sur la tête *(Kleden)* ; **Laket na un hanter penn-loue daoñ ba'h ar vusetenn** : Elle lui avait mis une moitié de tête de veau dans la musette *(Skrigneg)* ; **Ur galaboussen war i benn** : Un calot sur la tête *(Poullaouen)* ; **Daon ! Homañ oa pounner, ar bejenn-amann-mañ, deuh hi venn 'ha ! Oa ket bras ha pounner oa !** : Dam ! Elle était lourde, cette motte de beurre-ci, pour sa gueule ma foi ! Elle n'était pas grande et elle était lourde *(Skrigneg)* ; **Ha oa 'vel an daol a-peu-prè ha hezh vis(e) lak(et) ur penn (a)naoñ ba'n dour neu'n** : Elle (la pierre) était à-peu-près comme la table et on en mettait alors un bout dans l'eau *(Kareis)* ; **Enob-garzh ! Enob, ya ! Enob a teue, pugur ur bugel mod-all é i benn zo sañset da zond a-raog ! Hag amañ teu i dreig a-raog !** : En siège ! Opposé, oui ! Il venait à l'opposé, puisque autrement c'est la tête d'un enfant qui est censée venir avant ! Et ici ce sont ses pieds qui viennent avant ! *(Skrigneg)*

- **A-benn dissadorn penn-su(zhu)n** : Samedi en huit ; **Mond a ri d'an eured 'benn dissadorn penn-su(zhu)n Jañ-Mari ?** : Tu viendras à la noce samedi en huit Jean-Marie ? *(Skrigneg)*
- **A-boues-penn** : À perdre haleine / À tue-tête ; **Se(v)el ra-heñw (a)naoñ ga mil-boan ha taol (a)naoñ ba'r puñs, (e)n-ur grïal (a-)boues e benn : « Aaaaaaaaaa ! »** : Il la soulève à grand-peine et la jette dans le puits tout en criant à perdre haleine : « Aaaaaaaaaa ! » *(Lokmarïa)*
- **Aet e benn da c'hoari boullou** : Il a perdu la boule / Il est devenu fou *(Ar Fouillez)*
- **An diaoul zo c'hoa(r)i (e benn / boullou)** : Le tonnerre gronde (mot-à-mot : Le diable joue (sa tête / aux boules) *(Plouïe)*
- **An dresenn neus dow benn staget** : La ronce s'est marcottée elle-même *(Plouïe)*
- **Ar penn-divé deus ur ger** : La désinence d'un mot ; **Hag an « Nac'h- » zo ur lodenn deus ar ger manac'h, ar penn-divé deus ar ger manac'h** : Et le « nac'h » est une partie du mot « manac'h », la désinence du mot « manac'h » *(Lennon)*
- **Ba'r penn-all da** : À l'autre bout de ; **Amañ (e)ma chom ba'r penn-all d'ar gêr** : Ici il habite à l'autre bout de la commune *(An Uhelgoat)*
- **Bazh penn-kamm** : Canne / Crosse ; **Ar wech-mañ vïemp c'hoa(r)i bazh-toti, pep-heñi e'h ee da droc'h ur vazh ba'r harzh hag ur vazh penn-kamm ahe un tamm hag ar ouest-koñserv vïe an toull** : Cette fois-ci nous jouions à la crosse, chacun allait couper un bâton dans le taillis et comme une canne et une boîte de conserve était le trou *(An Uhelgoat)* ; **Reud 'vel ur vazh penn-kamm** : Raide comme une trique *(Poullaouen)*
- **Be trôet e benn** : Être dérangé ; **Klañw un tamm kwa ! Ya, un tamm bihen 'è, trôet hi benn !** : Un peu malade quoi ! Oui, un petit peu aussi, dérangée ! *(Karnod)*
- **Be ur penn war *ub.*** : Avoir une de ces têtes ; **Me lar dit oa ur penn warne ha ni c'hoarzhe, ma haotr-kaezh, hom-dow !** : Je peux te dire qu'ils avaient une de ces têtes et nous rigolions, mon pauvre, tous les deux ! *(Skrigneg)*

- **Blevenn e-bed war e benn** : Pas un cheveu sur la tête ; **N'eus ket blevenn (e-)bed war i benn** : Il n'a pas un cheveu sur la tête *(Poullaouen)*
- **Bouriñ penn *ub.* ga** : Bourrer le crâne de *qqn.* de ; **Sell ! Bouret oa ma venn ga ar pub oa !** : Tiens ! On m'avait bourré le crâne de pub ! *(Skrigneg)*
- **Cheñch penn d'an ti** : Chercher *qqchose* et mettre la maison sens dessus dessous pour la trouver *(Plouïe)*
- **Cheñch penn d'ar gwele** : Changer de sens au lit ; **Ma vé cheñchet penn d'ar gwele** : Si on change de sens au lit *(Berrien)*
- **Chet *ub.* war e benn** : Jeter *qqn.* tête la première ; **An heñi-gozh 'tap peg ba hemañ ha chet (a)nèoñ war e benn ba'r pod-soubenn !** : La vieille le chopa et le jeta tête la première dans la soupière *(Landelo)*
- **Dalc'hen penn da *ub.*** : Tenir la conversation à *qqn.* ; **Me(d) ma vise bet un'-all da respont (a)ha(n)on, ma vise bet Roger bew, heñ nis(e) dalc'h(et) penn din heñ ! Maleürusamant é aet heñw kuit 'e** : Mais s'il y avait eu un autre pour me répondre, si Roger avait été vivant, il m'aurait tenu la conversation hein ! Il est lui aussi parti malheureusement *(Brennilis)*
- **Diskar *ub.* war e benn d'an traoñ** : Renverser *qqn.* (au sol) la tête la première ; **Diskaret nagn an dow gavalier war o venn d'an traoñ** : Ils renversèrent les deux cavaliers qui tombèrent au sol la tête la première *(Poullaouen)*
- **Dond ba e benn** : Se rappeler / Revenir à l'esprit ; **Med brem(añ) tà ket ba mé fenn** : Mais maintenant ça ne me revient pas *(Speied)* ; **Me meus bet gwelet toud an dra-he ha houzon papred, med daw é daoñ dond ba ma venn** : J'ai eu vu tout ça, et je sais toujours, mais il faut que ça revienne *(Plouïe)* ; **Be zo un hano, med teu ket ba ma venn bremañ** : Il existe un nom, mais à présent ça ne me revient pas *(Plouïe)*
- **Dre pénn-pe-bénn** : D'un bout ou de l'autre ; **Ha da glask an tress dre ur penn-all, dre pénn-pe-bénn, da zond en-dro ba'r memes plass ba an tu-all d'ar bern keuneud da glask an tress en-dro d'ond war o lerc'h** : Et de chercher les traces par un autre bout, d'un bout ou de l'autre, pour revenir à la même place de l'autre côté du tas de branchage pour recommencer à chercher les traces pour les poursuivre *(Plonee)*
- **E benn ba'r vusetenn !** : La tête dans la musette ! (saoul) ; **Ah ! Vïe deut ma benn ganen-me d'ar gêr ba'r vusetenn, ya** : Ah ! J'étais allé à la maison avec la tête dans la musette, oui (saoul) *(Plouïe)*
- **Kaoud e benn ba'r labour** : Avoir la tête au travail ; **Oh nann paotr, hezh so finnoc'h (e)vidoun ! Heñ neus ket e benn daoñ ba'r labour (a)naoñ 'e, heñzh so korn-er(e)n ba e rèr** : Oh non mon gars, il est plus malin que moi ! Il n'a pas la tête au travail non-plus, il a une corne liée à son cul *(Kleden)*
- **Kaoud gwad-keseg ba'n doworn ha ba'r penn** : fig. Avoir les chevaux dans le sang (m-à-m. Avoir du sang de chevaux dans les deux mains et la tête) ; **Charriter, daw é kared ar c'heseg ! Daw é kaou(d) gwad-keseg ba'n dow(o)rn ha ba'r penn !** : Charretier, il faut aimer les chevaux ! Il faut avoir les chevaux dans le sang ! *(Skrigneg)*
- **Kaoud penn-fall** : Avoir mauvais caractère ; **Ah eo, be zo lod ha' na penn-fall un tamm hañ !** : Ah si, certains avaient un peu mauvais caractère hein ! *(Plouïe)*
- **Koll e benn gantoñ** : Perdre la tête ; **Ar vamm-gozh p(a) oa kollet he venn gati oa klask mond-roud bemde** : Lorsque la grand-mère a perdu la tête elle cherchait tous les jours à partir *(Plouïe)* ; **Komañs é dé goll e benn gantoñ, hezh é passêt an Tri-Roue ha ar C'harr-Kamm gantoñ !** : Il commence à perdre la tête, il a perdu la boule ! *(Kleden)*
- **Kost e benn** : Sa tempe ; **Ha lopeta deus e du deus kost e benn (e)n-ur lared d'ar chô (a-)raog, an heñi beg : Hei !** : Il tapotait de son côté sa tempe en disant au cheval de devant, celui de tête : Hue ! *(Poullaouen)*
- **Lakad *udb.* ba penn *ub.*** : Faire rentrer *qqchose* dans la tête de *qqn.* ; **Kerzhet da lakad un dra mennaket ba penn ar vugwale ga boued ar mod-se...** : Allez faire rentrer quelque chose dans la tête des enfants avec une telle nourriture... *(Kergloff)*
- **Lakad penn *ub.* gwerzh** : Mettre la tête de *qqn.* à prix ; **Amañ zo laket penn paotr ar roue gwerzh pugur ne bês ket i gle hag 'o krouget damaït** : Ici on met la tête du garçon du roi à prix puisqu'il ne paie pas sa dette et tout à l'heure il sera pendu *(Lokered)*
- **Lared ar pezh teu ba penn *ub.*** : Dire ce qui passe par la tête ; **Med daon ar re-m(añ)-all oaint ket kalz avañsetoc'h 'è, pedur ouïent ket ar galleg set' oa moien daoñ da lared ar pezh teue ba i benn** : Mais les autres n'étaient pas plus avancés non-plus, puisqu'ils ne savaient pas le français, il pouvait donc dire ce qui lui passait par la tête *(Skrigneg)*
- **Low-penn** : Poux ; **Hag ur sort-all oa low neuhe, low-pénn ha low-korv, houmañ na low-korv !** : Et alors une autre sorte de parasites, les poux et les puces, elle avait des puces *(Plonee)*
- **Low penn-gwenn** : Poux à tête blanche ; **Hezh pise ket droed da dapañ 'naoñ, pegur vise leun a low, low penn-gwenn gis-se dindan e hoûg** : Tu n'avais pas le droit de le prendre puisqu'il était plein de poux, des poux à tête blanche sous son cou *(Lokarn)*
- **Ober e benn** : N'en faire qu'à sa tête ; **Me mije korrijet 'nèi, med me (e)mon ket 'vid kaoud mé marw ! N'on ket 'vid bi lâet ga hi zad ! War-digar(e) voa lesket 'nèi d'o(be)r hi fenn !** : Je l'aurais corrigée, mais je ne veux pas trouver la mort ! Je ne veux pas être tué par son père ! Sous prétexte qu'on ne la laissait faire qu'à sa tête *(Plonee)*
- **Ober *udb.* ba e benn** : Créer *qqchose* dans sa tête ; **Nin na sperejou-lutun, nin ree toud hoñ c'hoarïellou toud ba hoñ benn !** : Nous avions l'esprit de débrouillardise, nous créions absolument tous nos jeux dans nos têtes ! *(Plonee)*
- **Ober ur penn** : fig. Faire une tête ; **Ah ! Me lar dit ree ur penn, me lar dit ! Oh ! Meus ket bet ankoueet an dra-he, biskoazh kemend-all !** : Ah ! Je peux te dire qu'il faisait une tête, je te le dis ! Oh ! J'ai pas oublié ça, c'est pas croyable ! *(Skrigneg)*

- **Passeal ba penn *ub.*** : Passer par la tête de *qqn.* ; **Petra oa passeet ba penn ar chô-limon ?** : Qu'était-il passé dans la tête du limonier ? *(Poullaouen)*
- **Pasti-penn** ['pasti'pɛn] : Pâté de tête ; **Ahe vije laket an depouilhou deuh ar pe-moc'h war an treid hag ar penn, ma vije ket gwraet pasti-penn vije lak(et) ar penn** : On mettait là les dépouilles du cochon sur les pieds et la tête, si on faisait du pâté de tête, on mettait la tête *(Kallag)* ; **Ha d'o(be)r pasti-penn oa ket 'n tu-ell daoñ hañ ! Mad vij(e) hardi !** : Et il n'y avait pas meilleur que lui pour faire du pâté de tête hein ! Il était super bon ! *(Kallag)*
- **Penn-a-benn** : D'un bout à l'autre (de) ; **A zour ar prad penn-a-benn pet(r)a !** : Ça irrigue le champ d'un bout à l'autre quoi ! *(Kareis)* ; **Ha an nawes oa 'n heñi zo penn-a-benn ar prajeier, ni a ra an nawes da hounn(ezh)** : Et le chenal c'était celui qui est d'un bout à l'autre des près, nous l'appelons le chenal *(Speied)* ; **Bah ser(te)namant, oa ket stenn penn-a-benn !** : Ben certainement, elle n'était pas tendue de bout en bout *(Kleden)* ; **As(e) oa ar renk, ale ! Ha vis(e) betrabes penn-a-benn, reèh un taol ar mo(d)-s(e) ras ar betrabesenn hag ar betrabesenn goueiè ah(e) ha reèh un taol-ell ahe gis-se** : Le rang était là, allez ! Et les betteraves étaient d'un bout à l'autre, vous donniez un coup comme ça au ras de la betterave, la betterave tombait là et vous donniez un autre coup là comme ça *(Kleden)*
- **Penn-nec'h** : Le haut ; **Amañ d'an traoñ oa ket kalz avalou, me(d) penn-nec'h ar gêr oa ba-ti an ta(d)-kozh, sete oa libr-cheu, oa keme(d) mond da gerc'hed d'o(be)r !** : Ici on faisait deux pleines barriques, mais ici en bas il n'y avait pas beaucoup de pommes, mais il y en avait en haut du village chez le grand-père, c'était donc à la bonne franquette, il n'y avait qu'à aller chercher ! *(Skrigneg)*
- **Penn (an) nec'h ar gwele** : La tête de lit ; **P'ho un dèn klañw da vervel ha weli (a)ha(n)on barzh penn nec'h ar gwele** : Lorsqu'il y aura une personne malade sur le point de mourir et que tu me verras à la tête du lit *(Berrien)*
- **Penn an ti / Penn an ti-karr** : Le pignon de la maison / Le pignon de la grange ; **Charrad (a)nê barzh penn an ti-karr gad owen teuy an amzer gri** : Les charroyer jusqu'au pignon de la grange de peur que n'arrive le temps rude *(Mael-Karais)* ; **Un ti bihen oa ba'r penn ha deus an heñi bihen 'h eer d'an heñi bras** : Il y avait une petite maison dans le pignon et de la petite on allait à la grande *(Kolloreg)*
- **Penn (an) trec'h** : Le haut ; **Me lakey ar penn an trec'h d'an traoñ** : Je mettrai le haut en bas *(Plonee)*
- **Penn ar votes** : (la) Partie avant du sabot (de la chaussure) ; **Ya, 'velt ur vri pe-moc'h, ledannoc'h a vije penn ar votes** : Oui, comme un nez de cochon, la partie avant du sabot était plus large *(Skrigneg)*
- **Penn-barbellig** : Tête de linotte *(Poullaouen)*
- **Penn-chouch** : Personne peu loquace ; **Penn-chouch ya, 'n heñi na gaosev ket** : Quelqu'un de peu loquace oui, celui qui ne parle pas *(Kleden)*
- **Penn-c'hweet** : Qqn qui a la grosse tête / Qqn qui a le melon
- **Penn da benn** : Jusqu'au bout / Entier (-ère) ; **Pa ne basseent ket su(zhu)nvezh penn-da-benn biken mennaket** : Puisqu'ils ne passaient jamais une semaine entière *(Poullaouen)*
- **Penn-deñved** : Tête de bétail (mouton) ; **Hemañ 'hond 'hat ha oa rôet kant penn-deñved dèoñ d'ond da Goat Boulogne** : Il partit tiens et on lui donna cent têtes de bétail pour aller au Bois de Boulogne *(Landelo)*
- **Penn-Dot** : « Tête-Apprivoisée » (nom d'animal, vaches...) ; **Mouchetenn, Penn-Dot, beb-sort anoiou oa toud, ar mignañ oa oa 'n heñi-vrizh, 'n heñi-wenn** : Mouchette, Tête-Apprivoisée, toutes sortes de noms, le plus répandu qu'il y avait, c'était la « vrizh », la blanche (vaches) *(Laz)*
- **Penn dre brenn** : De bout en bout
- **Penn-ed** : [***pen eth*** 1633] : Épi de blé ; **Pé vije plantet tri benn-ed barzh vije red tenn un' maes petram a vouge** : Lorsqu'on y enfonçait trois épis de blé il fallait en enlever un ou bien elle s'étouffait *(An Uhelgoat)*
- **Penn-galleg** : Francisant ; **Ur penn-galleg voa-heñw** : C'était un francisant *(Pleiben)*
- **Penn-gast** : Salopard / Salope ; **Hemañ zo ur penn-gast !** : C'est un salopard ! *(Poullaouen)* ; **Med ur ge(g)en, am(añ) gi-m(añ), na mïoc'h *tendance* dé vid ur plac'h penn-gast un tamm** : Mais une « gegenn », ici-même, avait plus tendance à être une fille un peu salope *(Kleden)*
- **Penn-jistr** : Alcoolique au cidre ; **Penn-jistr é** : C'est un alcoolique au cidre *(Kergloff)*
- **Penn-kaled** : Tête dure / Difficilement influençable ; **Hezh zo ur penn-kaled** : C'est un têtu *(Motre)*
- **Penn-kator(z)** : Qqn qui mélange tout ; **Houmañ zo pennkator** : Elle mélange tout *(Plouïe)*
- **Penn-klei** : Qqn qui n'obéit pas, n'en fait qu'à sa tête, qui ne comprend rien *(Plouïe)*
- **Penn-klok(es)** : (fig.) Tête de pioche / Individu obtus et têtu *(Plouïe, Berrien)*
- **Penn-koat** : Forte tête / Cabochard / Tête de mule / Personne butée ; **Oh ! Hemañ so ur penn-koat** : Oh ! Il est buté ! *(Skrigneg)* ; **Hezh neus un treid treus hag ur penn-koat !** : Il a les pieds de travers et une forte tête ! *(Skrigneg)*
- **Penn-listenn** : Tête de liste ; **Me(d) goude en 83 neu'n oan aet in penn-listenn** : Mais après alors en 83 j'allai en tête de liste *(Kalaner)*
- **Penn-martolod** : Tête brûlée (fig.) ; **Hezh so ur penn-martolod !** : C'est une tête brûlée ! *(Motre)*
- **Penn-mew** : Soûlard (-e) ; **Hezh so ur penn-mew !** : C'est un soûlard ! *(Kergloff)*
- **Penn-mul** : Personne peu loquace ; **An heñi gaosev ket kalz neuhe vije gwraet ur « penn-mul » deusoutoñ, ablame blij ket daoñ kaoseal** : On appelait « penn mul » celui qui parle peu parce qu'il n'aime pas parler *(Plouïe)*
- **Penn-pothouarn** : Qqn qui a une grosse tête *(Plouïe)*
- **Penn-skañw** : Personne étourdie ; **Oh ! Toud omp skañw ! Memes hom venn zo skañw un tamm** : Oh ! Nous sommes tous légers ! Même nos têtes sont un peu légères *(Skrigneg)*

- **Penn-toud** : Personne peu loquace (m-à-m. tête de hibou) ; **Penn-toud ya, 'n heñi na gaosev ket** : Quelqu'un de peu loquace oui, celui qui ne parle pas *(Kleden)*
- **Penn-tousseg** : Tête de crapaud (insulte) / Champignon ; **Te zo ur penn-toñseg ! Map-kast kov-moan !** : Tête de crapaud ! Espèce de crève-la-faim ! *(Skrigneg)* ; **Me zespun un neubeud sè pennou-tousseg, (ne)med un neubeud traou ar gis-se ha chasseal a ran un tamm bihan** : Moi je ramasse donc quelques champignons, que des petits trucs comme ça et je chasse un petit peu *(Ar Fouillez)*
- **Penn-trañch ha penn-krog** : À panne crochet ; **Hemañ zo ur bineten penn-trañch ha penn-krog** : C'est une serfouette à panne crochet *(Berrien)*
- **Penn-traoñ *udb.*** : Pied de (lit) / Bas de (maison) ; **Med pa weli (a)ha(n)on barzh penn-traoñ ar gwele** : Mais lorsque tu me verras au pied du lit *(Berrien)* ; **Ba penn-traɔ̃n an ti vije laket** : On le mettait dans le bas de la maison *(Berrien)* ; **Gwraet oa ur gampr ha oa skalierou oa ba'r penn-traoñ d'hond ba'nèi** : On avait fait une chambre et les escaliers pour y accéder se trouvaient dans le bas *(Plouïe)* ; **Ar meliner, ya ! Hag a vije ar vil(in) ba ur c'horn deuh penn-traoñ an ti hag ar saout ba'r penn-all !** : Le meunier, oui ! Et le moulin était dans un coin du bas de la maison et les vaches à l'autre bout ! *(Skrigneg)*
- **Penn-traoñ gêr / Penn-traoñ da kêr** : Le bas du village ; **Oh nann ! An dra-he zepand d'ar c'hêriou hañ ! Ba'r Washaleg amañ oa ar veunteun ha ar machinou dru oa ba penn-traoñ gêr lem a'h ee an dour** : Oh non ! Ça dépend des communes hein ! Ici à Goassalec, il y avait une source et les machins fertiles se trouvaient au bas du village là où l'eau allait *(Berrien)* ; **'Vel amañ gi-m(añ) ba'r penn-traoñ da kêr zo ur soursenn ha' zo kreñw ha seto oa deve(zh)iou 'vi(d) peb fermer dé dap(ed) an dour !** : Comme ici dans le bas du village, il y a une source et qui est abondante et donc il y avait des journées pour chaque fermier pour prendre l'eau ! *(Sant-Wazheg)*
- **Penn-treñch** : Lame de houe ; **Bet peus merc'hed so kosto, ar re-s(e) sa(v)e ar penn-treñch ! Ar re-s(e) a boke hag a ziskrape an douar** : Tu as eu des femmes qui sont costaudes, elles levaient la lame de houe ! Elles frappaient et arrachaient la terre *(Ponvel)*
- **Penn-(w)ar-benn** : Bout sur bout ; **Vise laket persou ha vïe lak(e)t un tamm plous ba beb penn ha neu'n penn-ar-benn ba-dreñw ahe gis-se, ur forc'h(a)d-plous, pugur vïe ket lasset 'nèoñ** : On mettait des poteaux et un peu de paille dans chaque bout et bout sur bout derrière comme ça, une fourchée de paille, puisqu'on ne la lassait pas *(Speied)*
- **Penn-yo(u)d** : Grosse tête
- **Poan-benn** : Mal de tête / Céphalée ; **Nann-nann, poan-benn e-bed !** : Non-non, pas de mal de tête ! *(Plonee)* ; **Bade ket gan ar boan ba e benn** : Il ne tenait pas à cause de sa douleur à la tête *(Lokarn)* ; **Poan-benn mije ha oa ket mudussined ha n'ees ket da wel ar mudussun na sort e-bed heñ !** : J'avais des maux de tête et il n'y avait pas de médecins, tu n'allais pas voir le médecin ni rien de tout hein ! *(Karnod)* ; **Ma vefe kontet an euriou a labour hag ar boan-benn zo bet 'h ober an dra-he** : Si on contait les heures de travail et le mal de tête que ce fut de faire ça ! *(Lannedern)* ; **Izhpenn barzh da hinou zo morboan : Barzh da gein, barzh da benn 'è, ma ves ga'r boan-benn !** : Il n'y a pas que dans ta bouche qu'il y a de la douleur sourde : Dans ton dos, dans ta tête également, si tu as un mal de tête ! *(Skrigneg)*
- **Sevel e benn war-horr(e)** : Sortir la tête de l'eau / Sortir des dettes *(Plouïe)*
- **Sklapañ e arc'hant dreist e benn** : Jeter son argent par les fenêtres (m.-à-m. Balancer son argent par-dessus sa tête) ; **Flut(añ) e arc'hant, sklap(ad) 'nê kuit, sklap(ad) 'nê dreis(t) ho penn !** : Gaspiller son argent, le dilapider, le jeter par les fenêtres ! *(Laz)*
- **Taol-penn** : Coup de tête ; **Un taol-penn** : Un coup de tête *(Ar Fouillez)* ; **Rôet ur pezh taol-penn ba'r morgleuñ hed an hent, eürusamanet oa ket (a) vein !** : Donné un sacré coup de tête dans le reste de talus le long de la route, heureusement qu'il n'était pas de pierres *(An Uhelgoat)* ; **Plant(añ) un taol-penn ba'r c'habiten ken na ruilhet ba'r c'host-all d'ar boss ba'n toull !** : Il flanqua un coup de tête au capitaine si bien qu'il roula de l'autre côté de la butte dans le trou ! *(An Uhelgoat)*
- **Tarow penn-kerniou** : Taureau à cornes ; **Sertenamant vis(e) kass(et) ar veuc'h d'an tarow, un tarow penn-kerniou daoñ 'vel n'ounn ket pet(r)a ha' ràe ur leue doc'h** : On envoyait certainement la vache au taureau, un taureau muni de cornes comme je ne sais pas quoi, qui vous donnait un veau *(Kleden)*
- **Torrer pennou tousseged** : hum. Agriculteur (mot-à-mot : Casseur de têtes de crapauds, cf. **Troc'her-buzhug**) *(Plouïe)*
- **Troiñ e benn** : Tourner la tête ; **Ha pa vise lar(e)t dec'h troiñ ho penn** : Et lorsqu'on vous disait de tourner la tête *(Kolloreg)* ; **Ha mamm-gàer, memes, na trôet hi fenn 'n tu-all p(a) oan 'passeal, fi !** : Et ma belle-mère, même, avait tourné la tête de l'autre côté lorsque je passai, ma foi ! *(Skrigneg)*
- **War ar penn-all** : À l'autre bout ; **'N nos(ve)zh oa erc'h, oa deut un' tre lec'h peus ket lakee(t) ho oto ha meñ oa war ar penn-all du-he, oa surpren(et) ganin** : Une nuit il y avait de la neige, il en vint un juste là où vous avez mis votre automobile et moi j'étais à l'autre bout là-bas, il fut surpris par moi *(Laz)*
- **War-benn** : À propos de / Concernant (cf. **diwar-benn**) ; **Ba'r Washaleg amañ oa bet war-benn an dour, lak an dour war 'r lïorzhou 'vid kaoud yeot a-bred d'an nev(e)-amzer ha vije saout 'alañ ha vije yeot fresk da roiñ dê 'vid kaoud laezh** : Ici à Goassalec il y eu concernant l'eau, mettre l'eau sur les courtils pour avoir de l'herbe tôt au printemps, les vaches vêlaient et il y avait de l'herbe fraîche pour avoir du lait *(Berrien)* ; **Ha war-benn an dra-he, alïes vije lod nagn c'hoant da drichañ** : Et à propos de ça, souvent certains voulaient tricher *(Berrien)*
- **War-benn-hent da *ub.*** : À la rencontre de *qqn.* ; **Mond a reent war-benn-hent dê blam da gaoud un tamm chokolad** : Ils allaient à leur rencontre afin d'avoir un peu de chocolat *(Kolloreg)*

**PENN-A-DREÑW / PENN-DREÑW** [pɛn(ə)'drɛ̃w] : [*penn a-drê* 1732] ; Arrière-train / Derrière / Postérieur

✗ *syn.* : ***rewr*** ; & *cf.* : ***a-dreñw***

**Ga nerzh e benn-dreñw gasse ar c'harr (a-)dreñw ma vise rôet 'n ord** : Par la force de son arrière-train il amenait la charrette en arrière si on lui donnait l'ordre *(Kleden)* ; **Ar c'hulier zo ba'r penn-a-dreñw ar chô, da zelc'hen ar c'harr ha stagañ (a)naoñ, da gargañ (a)naoñ (a-)dreñw** : L'avaloire se trouve à l'arrière-train de la monture, pour tenir la charrette et l'attacher, pour le charger à l'arrière *(Skrigneg)* ; **Blame dê da zuskeus o venn-a-dreñw braw, rond ha-toud ah(e) ! Bremañ weles ket penn-dreñw ur marc'h ga o lost ! Hudur é da wel(e)d !** : Afin qu'ils fassent paraître beau leur arrière-train, arrondi et tout là ! De nos jours tu ne vois pas l'arrière-train d'un cheval à cause de leur queue ! Ça fait peine à voire ! *(Skrigneg)*

**PENN-BAZH** [pɛn'bɑ(:)z-s] : [***pen baz*** 1659] n.m. (pl. **pennbicher** [pɛn'biʃər]) ; Gourdin (cf. **hanochenn**)
**Ur penn-bazh oa gantoñ** : Il avait un gourdin *(Poullaouen)*

**PENN-BLEW** [pɛn'blɛw] : [***penn-blew*** 1984] n.m. ; Chevelu
**Hemañ zo ur penn-blew** : C'est un chevelu (Poullaouen)

**PENN-BOESSON** [pɛn'bwɛsən] : n.m. ; Alcoolique
**Hezh so ur penn-boesson** : C'est un alcoolique *(Poullaouen)*

**PENN-BOMBOCHER** [pɛnbɔ̃m'bɔʃər] : n.m. ; Ivrogne (cf. **lonker**)
**Hezh so ur penn-bombocher** : C'est un ivrogne *(Kergloff)*

**PENN-BRAS** [pɛn'brɑːz] : [***penn braz*** 1877] n.m. (pl. **pennou-bras** [pɛnu'brɑːz]) ; Grosse tête / & Dirigeant
**Ar pennou-bras** : Les dirigeants ; **Pennou-bras ar bed** : Les grands de ce monde ; **Ur brammer-kaoc'h, ur penn-bras divalo !** : Un péteux à la con, un vulgaire gros bonnet ! *(Skrigneg)* ; **Aet oaint da Gemper da wel ar penn-bras** : Ils étaient partis à Quimper voir le dirigeant *(Poullaouen)* ; **Ha hezh so bet un tamm ba ar *centrale* ah(e) ba-tousk ar pennou-bras ah(e), lod ankouev hañ !** : Il a un peu été là à la centrale parmi les dirigeants, certains oublient hein ! *(Brennilis)* ; **Ah yè, kar n'eus ket ba Sant-Wazheg penn-bras a-walc'h dé mired deusoudon da selled ! Setu an amzer (e)maon o selled toud an traou zo din !** : Ah oui, car il n'y a pas à Saint-Goazec assez de grosses huiles pour m'empêcher de regarder ! Donc le temps que je passe à regarder tout m'appartient ! *(Sant-Wazheg)*

**PENN-BRELL** [pɛn'brɛl] : n.m. ; Personne fofolle, écervelée
✗ *cf.* : ***foll***
**Houzh so ur penn-brell !** : C'est une écervelée ! *(Plouïe)*

**PENN-DOWLIN** [pɛn'dowlin] : [***penndaoulin*** 1992] n.pl. ; Genoux
**Me n'on ket (e)vid chom pell war ma venn-dowlin** : Je ne peux pas rester longtemps à genoux *(Plouïe)* ; **Hag ur l(o)erou-gwlan da-beked penn da zowlin ga ur pezh elastik ledan ahe warne** : Et une paire de bas en laine jusqu'aux genoux avec un gros élastique large dessus *(Skrigneg)* ; **Poan mamp barzh penn hon dowl(i)n é telc'hen da bedaliñ, kar bras é ar lenn !** : Nous avions mal aux genoux à force de pédaler, car l'étang est grand ! *(Skrigneg)* ; **Hag ur c'hached vis(e) ba-dreñw, d'ar plac'h da lak(ad) hi benn-dowlin barzh hag honn(ezh) vise 'frotañ, hag an dour tàè** : Et il y avait caisse derrière, pour que la femme puisse mettre ses genoux à l'intérieur et elle frottait, et l'eau venait *(Kareis)* ; **Meus bet gwel(e)t hag un' vije ha' vije pleget i dro(a)d daoñ ha laket war penn i zowlin ha vije un' 'telc'hen 'naoñ** : J'ai eu vu, il y en avait un qui avait le pied plié qu'il mettait sur les genoux et un qui le tenait *(Skrigneg)* ; **Hag ar paotr ar roue neuhe a'h ee war e benn-dowlin ha na renket toud an eskern oa ene (ne)med-seped ar c'hwitellig-eskorn oa gantoñ** : Et alors le garçon du roi se mit à genoux et rangea tous les os qui étaient là, sauf le sifflet en os qu'il portait *(Lokered)* ; **Pé vêr yowank 'hend-ell vé tammou miser é klosañ 'nê gan ar penn-dowlin dape tomm ha oamp ket ken abitüet 'vel re e(rr)o serten oad 'è 'vid troiñ anê, med boñ... Mod-se vé disket !** : Sinon lorsqu'on est jeune c'est un peu la misère pour les enclore avec le genou, tu attrapais chaud et nous n'étions pas non-plus autant habitués que ceux d'un certain âge pour les tourner, mais bon... C'est comme ça qu'on apprend ! *(Pluskelleg)* ; **Ha oa 'n-om staolet 'n-ur zond ba'n ti, 'n-om staolet war hi venn-dowlin tal ar gwele ha komañset da lare(d) hi rismodilli** : Et elle se jetait au sol en entrant dans la maison, se jetait à genoux face au lit et elle commençait à dire ses rimailles *(Berrien)*

➢ **Mond war benn e zowlin** : Se mettre à genoux ; **Med 'vitoun-me an dra-he so lipouserezh ! N'efen ket war benn ma dowlin da gaoud an dra-he !** : Mais pour moi c'est de la friandise (sans valeur) ! Je ne me mettrai pas à genoux pour en avoir ! *(Skrigneg)*

**PENN-HA-PENN / PENN-HA'R-PENN** [pɛna(r)'pɛn] : [***penn-ha-penn*** 1982] ad. : À la suite / Contigu (-ë)
◆ À la suite ; **Ma vïent reizh renke kaoud diw penn-ha-penn, med ur gordenn ga peb-hañi** : Si elles étaient tranquilles il fallait avoir deux à la suite, mais une corde à chacune *(Sant-Wazheg)*
◆ Contigu (-ë) ; **Ha 'lec'h goud(e)-se 'benn pé oa deut ur c'hantin neuhe, penn-ha'r-penn deus ti Claudine** : Alors qu'ensuite quand vint alors une cantine, contiguë à la maison de Claudine *(Brennilis)*

**PENN-HUALED / PENN-HUELED** [pɛnhy'ɑːləd-t] [pɛnhy'eːləd-t] : n.m. (pl. **pennou-hu(a/e)led** ['pɛnuhy'(ɑ/e):ləd-t]) Entrave (patte avant attachée à la patte arrière)
✗ *cf.* : ***hualiñ***

**O(be)r pennou-hueled da lakad da hueliñ ar saout** : Faire des entraves à poser pour entraver les vaches *(Skrigneg)*

**PENN-KENTAÑ** [pɛn'kɛntə] : [***penn kenta*** 1866] n.m. ; Début / (le) Plus important (-e)

✗ *syn.* : ***komañsamant***

◆ Début ; **Penn-kentañ ar su'n** : Le début de la semaine *(Plouïe)* ; **Oa ket sonerien ba penn-kentañ** : Au début il n'y avait pas de musiciens *(Skrigneg)*

◆ (le) Plus important (-e) ; **An Tri-Roue, an dra-he oa ar penn-kentañ, gou(de)-se oa Bételgeuse** : La ceinture d'Orion, c'était la plus importante, il y avait ensuite Bételgeuse *(Laz)*

**PENN-KEVELEG / KEVELEG** [(pɛn)ke've:leg-k] : n.m. ; Corbelet (pièce soutenant le manteau de cheminée)

✗ *syn.* : ***bisigard, penn-ki***

**An di-all da noñ(s) oa deut da joñj diñ, lod a ree ar c'heveleg deus an dra-h(e) !** : Ça m'était revenu l'autre soir, certains appelaient ça les « bécasses » (corbelets) *(Skrigneg)* ; **Ah(e) é komandet ar c'heveleg da zond 'benn o(be)r 'r chiminal ! Dow benn-keveleg vije komandet da lakad mantell ar chiminal** : Là le corbelet est commandé pour être livré afin de faire la cheminée ! On commandait deux corbelets pour mettre le manteau de cheminée *(Skrigneg)*

**PENN-KI** [pɛn'ki:] : [***penn-ki*** 1879] n.m. ; Corbelet (pièce soutenant le manteau de cheminée)

✗ *syn.* : ***bisigard, penn-keveleg***

**Oh ! Ene a zepass ar penn-ki ! Pugur gwich-all a zepasse 'n tamm maes ha amañ pa oa hadgwraet ar voger eint bet troc'het, mod-all ar re-he teue añves amañ** : Oh ! Là le corbelet dépasse ! Puisque autrefois ça dépassait un peu extérieurement et ici ils furent coupés lorsque le mur fut refait, sinon ils s'avançaient ici *(Skrigneg)*

**PENN-TI** [pɛn'ti] : [***penn-ti*** 1927] n.m. (pl. **penntïer** [pɛn'tijər]) ; Maisonnette / Fermette / Penn-ty

**Ga ma zud ne oa kimed un tamm penn-ti** : Mes parents ne possédaient qu'un petit penn-ty *(An Uhelgoat)* ; **Prenet é bet ar penntïer gante** : Ils ont acheté les maisonnettes *(Poullaouen)*

**PENN-YER / PENN-YIR** [pɛn'(j/ɟ)e:r] [pɛn'(j/ɟ)i:r] : [***penn ier*** 1867] n.m. ; (une) Volaille

**Ah pass ! Mé mamm 'h ee hi-hun d'ar foar, kontuni 'h ee dow benn-yir ga(t)i ba'r paner** : Ah non ! Ma mère allait seule à la foire, elle emportait continuellement deux volailles dans le panier *(Sant-Wazheg)*

**PENNAD / PENNED** ['pɛnəd-t] ['pɛnɛd-t] : [***pennat*** 1633] n.m. (pl. **-ou** [pɛ'nɑ:du]) ; Bout (& de temps) / **PENNADIG** [pɛ'nɑ:(d)ig-k] : n.m. ; Petit bout de (temps / route) / Petit peu (de temps)

**Ur penna(d)ig mat a ma !** : Ça me faisait un sacré bon petit bout de route *(Berrien)* ; **Med Boneur ahannt zo ur penna(d)ig mat deja** : Mais Botmeur d'ici ça fait déjà un sacré bon petit bout de route *(Berrien)* ; **Neu'n ba Sant-Brïeg on bet 'è ur penned 'labourad !** : J'ai alors aussi été travailler à Saint-Brieuc un moment ! *(Lokarn)* ; **Ablamor demp da ve bet eürus ur pennadig hon-dow** : Pour que l'on puisse être heureux tous les deux un petit peu *(Berrien)* ; **Lakad dour ha lesk 'nèi da virviñ pad ur penna(d)ig mat** : Mettre de l'eau et la laisser bouillir pendant un bon petit moment *(Ponvel)* ; **Na ur c'hoar bet ba'r c'homers ha mamm oa bet i(v)e pad ur pennad** : Elle avait une sœur qui fut dans le commerce et mère le fut également pendant un bout de temps *(Berrien)* ; **Frañsou-Louï oa ur mestr sirïus pad ur panna(d)ig-mat !** : François-Louis fût un maître sérieux pendant un bon moment ! *(Poullaouen)* ; **Ha benn ur penned goude oè mar ar paotr pihen** : Et après un moment le petit garçon mourut *(Kergrist)* ; **Ah ! Me oa chomet ur pennad da jilow 'ha ! Plijadur oa !** : Ah ! Je suis resté un moment à écouter ma foi ! C'était plaisant ! *(Berrien)* ; **Sete 'benn ur penna(d)ig goude oa 'n-om ga(v)et neuhe, ma'hat oa ket prest a-raog, ar rost !** : Donc un petit moment après le rôti arriva alors, il n'était probablement pas près avant ! *(Skrigneg)* ; **Me zo 'hond da fortuniañ 'benn ur penna(d)ig amañ hi-mañ ha bremañ te zo komañs o(be)r re-vihen ! Ur vezh é !** : Moi je vais me caser d'ici peu et maintenant toi tu commences à faire des petits ! C'est une honte ! *(Skrigneg)* ; **Ha bremañ neuhe é-hi mad, na kemeret un' mennaket pad ur pennadig goude 'è ha hañw oa ket kontant !** : Et alors maintenant elle est bien, elle avait aussi pris quelqu'un pendant une petite période ensuite et lui n'était pas contant ! *(Skrigneg)*

➢ **Ur pennad so** : Depuis un bout de temps ; **Lodennet oagn 'boe ur pennad so !** : Elles (les terres) étaient départies depuis un bout de temps ! *(Sant-Nigouden)* ; **Bouloñjer (e-)bed n'eus ket barzh Skrigneg ur pennad so** : Il n'y a aucun boulanger à Scrignac depuis un bout de temps *(Skrigneg)*

➢ **Ur penna(d)ig so** : Ça fait un p'tit bout de temps ; **Divennet é bet ya, bremañ meus ket joñj petore bla, oh ur penna'ig so hañ !** : Ça a été interdit, maintenant je ne me rappelle pas quelle année, oh ça fait un p'tit bout de temps hein ! *(Berrien)* ; **An hei zo didoc'het ur pennadig so** : L'orge est égrenée depuis un petit bout de temps *(Poullaouen)*

**PENNAD-BLEW** ['pɛnəd'blɛw] : [***pennat bleo*** 1659] n.f. ; Chevelure

**Ah ! C'hwi peus ur pennad-blew 'ha ! Ar re-he dalve mad !** : Ah ! Ma foi vous avez une chevelure ! Ils ont bonne valeur *(Berrien)*

**PENNADUS** [pɛ'nɑ:dyz-s] : [***pennadus*** 1718] ad. ; Versatile

**Un dèn pennadus** : Une personne versatile *(Kergrist)*

**PENNASKIÑ** [pɛ'naski] : [***pennasqa*** 1732] vb. ; Entraver (lier corne à patte avant)

✗ *syn.* : ***hualiñ***

**Ha pennaskiñ zo da lak(ad) ur gordenn deuh hi venn d'hi zro(a)d ha hualed so war an dow dro(a)d, an hi(ni)-raog hag an hi(ni)-dreñw** : Et « pennaskiñ » c'est mettre une corde de sa tête à sa patte et « hualed » c'est sur les deux pattes, l'avant et l'arrière *(Skrigneg)*

**PENNDRÔELLIÑ** [pɛndro'ɛli] : vb. ; Émotionner / Perdre la notion

✗ *syn.* : ***fourmiñ, koll (e ardremmes, e oremus, e remz), pennsowtin, sowzanañ***

**Penndrôellet oan un tamm** : J'étais un peu émotionnée *(Skrigneg)*

**PENNFOLLIÑ** [pɛn'fɔlə] : [***penfolein*** 1849] vb. ; (s') Affoler

➢ **Hanter pennfollet** : À moitié affolé (-e) ; **Aet oaint hanter pennfollet** : Ils étaient devenus à moitié affolés *(An Uhelgoat)*

**PENNGAMM** ['pɛngɑ̃m] [pɛn'gɑ̃m] : [***pengam*** XIVᵉ] n.m. & ad. ; Torticolis / À la tête de côté

**PENNGLINAÑ** [pɛn'gliːnə] : [***pennglinañ*** 1992] vb. ; Poser un genou à terre

**Pennglinet un tu bennaket** : Le genou posé à terre quelque part *(An Uhelgoat)*

**PENNGLOWIG** [pɛn'glowig-k] : [***penn-glaou*** 1633] n.m. ; Mésange charbonnière

**PENNHER** ['pɛnər] : [***penher*** 1705] n.m. (pl. **-ien** [pɛ'nɛrjən]) ; Enfant unique (et donc par ext. Héritier) / **PENNHERES** [pɛ'nɛrəz-s] : [***penneres*** 1659] n.f. (pl. **-ed** [pɛnɛ'reːzəd-t]) : Enfant unique (et donc par ext. Héritière)

**Ba Boneur n'eus nemed pennheresed ha pennherien** : Il n'y a que des enfants uniques sur Botmeur *(Brasparzh)* ; **Hag ar mêr na kemed ur bennhéres** : Et le maire n'avait qu'une héritière *(Berrien)* ; **Med ma mamm-gàer oa pennher ha sete d'ar poent-se vije ar vugale okupet ga'r re-gozh** : Mais ma belle-mère était unique héritière et donc à cette époque-là les enfants s'occupaient des vieux *(Skrigneg)* ; **Kaoud ur bennheres oa un esper(añ)s-mat da veañ penvidig** : Avoir une héritière était une forte espérance d'être riche *(Skrigneg)* ; **Ur bennheres oa traou d'heritañ, houz(e)s a-walc'h** : Une héritière avait de quoi hériter, tu sais bien *(Skrigneg)* ; **Ha ma oas ur bennheres ha diw pe deir voulousenn** : Et si tu étais une héritière tu avais deux ou trois pièces de velours *(Skrigneg)* ; **Pugur i dud a houllent ket teuche ganen-me ! Pudur hañw oa ur pennher ! Hag a na un neubeud parkeier ! Ha me ma mann e-bed !** : Puisque ses parents ne voulaient pas qu'il aille avec moi ! Puisque c'était un enfant unique ! Et il avait quelques champs ! Et moi je n'avais rien du tout ! *(Skrigneg)* ; **Ha hañw oa gwraet ur listenn daoñ « ga pe-sort merc'hed dañsal » ! Ar merc'hed oa toud pennherésed ha met(r)amant na pe-a-dra pe un dra mennañket ar mo(d)-se** : Et on lui fit une liste « avec quelles femmes danser » ! Les femmes qui étaient toutes filles uniques ou alors qui avaient des biens ou quelque chose comme ça *(Skrigneg)*

**PENNSOWTIN** [pɛn'zɔwtin] : [***pensaöta*** 1716] vb. ; (s') Égarer

✗ *syn.* : ***sowzanañ, koll (e ardremmes, e oremus, e remz)***

➢ **Mond war-bennsowtin** : S'égarer ; **(Aet é / Hezh so aet) war-bennsowtin** : Il s'est égaré *(Skrigneg)*

**PENNVELE** [pɛn'veːle] : [***pen vele*** 1659] n.m. ; Traversin (literie)

✗ *syn.* : ***pleuñeg*** ; & *cf.* : ***golc'hed, gwele, kou-pie, matalassen, orilher, pallen, tapiss***

**Re lous é da bennvele !** : Ton traversin est trop sale ! *(Plouïe)*

**PEÑS** [pɛ̃.s] : [cf. ***pinçet*** 1633] n.m. (pl. **-ou** [pɛ̃.su]) ; Pince

**Peñsou oagn, ya ha teurkesou vihen a oa !** : C'étaient des pinces, oui et il y avait de petite tenailles *(Skrigneg)*

**PENTAÑ** ['pɛntə] : [***pentaff*** 1499] vb. ; (se) Parer (parement) / (s') Apprêter

✗ *cf.* : ***fardiñ, livañ***

**Oh Chessus 'ha ! Hañ ! Te zo pentet ! Te zo un druilhad traou ganes en-dro d'i koûg !** : Oh Jésus ! Han ! Tu t'es parée ! Tu as un chapelet de trucs autour du cou ! *(Skrigneg)* ; **Ya, med gleet oa diñ neuhe beañ aet da 'n-om fardiñ a-raog ! Da veañ pentet un tamm** : Oui, mais il aurait fallu alors que j'aille me maquiller avant ! Afin d'être apprêtée un peu *(Skrigneg)* ; **Te zo pentet hag un druilhad traou zo ganes istribilh deus da hoûg ahe !** : Tu t'es parée, tu as là un chapelet de trucs qui pendouille de ton cou ! *(Skrigneg)* ; **Pedur ma saroiou ros-ros ahe, p(a) oan ba'h ar vagajin vije red d'an nén beañ pentet 'è !** : Puisque j'avais des sarraus très roses là, lorsque j'étais au magasin il fallait aussi que l'on soit apprêté ! *(Skrigneg)*

**PENTON** ['pɛ̃ntən] : [***penton*** 1879] n.m. (pl. **-iou** [pɛ̃n'tɔ̃nju]) ; Cuve / Cuvier

**Ha goud(e)-se neu'n vise sterd(et)-hi dé zond d'an traoñ hag ar jistr tàè-maes ba'r penton am(añ)** : Et alors ensuite on la serrait pour la descendre et le cidre sortait ici dans le cuvier *(Kareis)* ; **Gwelet meus ar penton bras, penton koat ! Ha lec'h vis(e) laket an dilh(ad) ha tàè dour tomm deus ar lessiveus barzh 'ta !** : J'ai vu le grand cuvier, le cuvier en bois ! Et là où on mettait le linge, l'eau chaude venait à l'intérieur de la lessiveuse tiens ! *(Kareis)* ; **Yeo ! Bi oa c'hoazh ur penton, hezh oa ur macheñ bras ahe ha rond ha vis(e) lak(et) an dilhad**

**barzh ha lak(et) an dour tomm barzh** : Si ! Il y avait encore un cuvier, c'était une espèce de grand machin rond là et on y mettait le linge et l'eau chaude *(Kareis)*

**PENTURIÑ** [pɛn'ty:ri] : [***penturiñ*** 1992] vb. ; Peinturer

**Me zo 'hond da benturiñ ar mogeriou** : Je vais peinturer les murs *(Plouïe)*

**PENVIDIG / PENVIG / PINVIDIG / PINVIG** [p(ɛ/i)n'vi:dig-k] [p(ɛ/i)n'vi.g-k] : [vx. br. ***pendemic*** ; ***pinuizic*** 1499 ; ***pinuidic*** 1633] ad. ; Riche

**Powr ha penvidig** : Riches et pauvres *(Berrien)* ; **Med dre amañ oa ket kalz tud penvidig** : Mais par ici il n'y avait pas beaucoup de gens riches *(Plouïe)* ; **Tud penvidig** : Des gens riches *(Plouïe)* ; **Ha vije pardonet ma vije penvidig** : Et il était excusé s'il était riche *(Plouïe)* ; **Un ti penvidig** : Une riche demeure *(Plouïe)* ; **Kar oa ket pinvig** : Car elle n'était pas riche *(Kergrist)* ; **Ar brezhoneg laron doc'h zo penvidig !** : Moi je te dis que le breton est riche ! *(Laz)* ; **Penvidig oa ar mêr hag hañw oa chomet da joñjal** : Le maire était riche, il resta songeur *(Berrien)* ; **Pugur voa ket ur vro gwal-benvidig** : Car c'était pas une contrée bien riche *(Plonee)* ; **Ba'r gêr-all oa ar c'hont ha hezh oa penvidig, ur segneur oa** : Dans l'autre village il y avait le comte qui était riche, c'était un seigneur *(Plonee)* ; **Tresset-fall a oè med pinig oè** : Elle était moche, mais elle était riche *(Kergrist)* ; **Ah gast ! Me 'h afe gati a-walc'h ! Kar houzh zo penvidig !** : Ah putain ! Moi j'irais bien avec elle ! Car elle est riche ! *(Plonee)* ; **Ar vilinerien oa pinvidig a-walc'h toud !** : Les meuniers étaient tous relativement riches ! *(Skrigneg)* ; **I vamm da hezh, me lar dit, sur oa un' penvi'g !** : Sa mère à lui, je te le dis, certainement que c'était une riche ! *(Skrigneg)* ; **Hag ur feurm ha' oa ur prad barzh oa penvidig !** : Une ferme contenant un pré était riche ! *(Kareis)* ; **Ha neu'n un tamm ferm dister, voa ur ferm ha voa ket penvidig** : Et alors une petite ferme insignifiante, c'était une ferme qui n'était pas très riche *(Plonee)* ; **Ha na goullet heñw din-me hag-heñw oa-hi penvidig, vïse pêet un dispañs** : Et il me demanda si elle était riche, la dispense se payait *(Motre)* ; **C'hwi zo bras ha pinvidig, med me zo pinvidikoc'h (e)vitoc'h** : Vous êtes grand et riche, mais je suis plus riche que vous *(Landelo)* ; **« Heñ é gwraet i vragou daoñ raog i rewr ! » Heñ oa ar sistem da lar(e)d oa penvi'g, ma !** : « Son pantalon lui a été fait avant son cul ! » C'était manière de dire qu'il était riche, eh bien ! *(Skrigneg)* ; **Ur roue penvidig hag a na tri baotr ha eürus oant pugur nintra a vanke dê** : Un riche roi qui avait trois garçons et ils étaient heureux puisque rien ne leur manquait *(Lokered)* ; **Me(d) an tïegechou brassoc'h oa kalz war-zu Pleiben ha Lennon, kalz penvidikoc'h 'vi(d) am(añ) hi-m(añ)** : Mais les fermes plus grandes étaient beaucoup du côté de Pleyben et de Lennon, beaucoup plus riches qu'ici *(Lannedern)* ; **Ar re voa pinvidig un tammig bihen teue mein deus Uvelgoat, gad ur men-grich gan dow doull (e)vi(d) o(be)r krampouzh** : Ceux qui étaient quelque peu riches apportaient des pierres de Huelgoat, du granit avec deux trous pour faire des crêpes *(Pleiben)* ; **Ya, med 'benn-neu'n é daw d'ond pinvidikoc'h** : Oui, mais pour-lors il faut devenir plus riche *(Kergloff)* ; **Eh ! Ar brassañ lankon, ma é pinvi(d)ig, vé ket sellet goude é ur lankon** : Eh ! Le plus grand ivrogne, s'il est riche, on n'est pas regardant même si c'est un ivrogne *(Skrigneg)* ; **Ba'r mar(e)-te an dud oagn ket pinvig heñ ! Vevegn deus ar pezh a douchegn, beb su(zhu)n** : À cette époque les gens n'étaient pas riches hein ! Ils vivaient de ce qu'ils touchaient, chaque semaine *(Karnod)* ; **Ar re-he nôa forz tïegechou, me(d) pass da lar(e)d tud penvidig ha oagn ket tud penvidig 'nê ! Oagn ket noblañsed ma-keret !** : Ils avaient moult fermes, mais pas pour dire des gens riches et d'ailleurs ils ne l'étaient pas ! Ce n'étaient pas des nobles si tu préfères ! *(Lannedern)* ; **Lod deuh ar re-gozh, goude vije bet mil-vahañgned un' ha dow voss war i gein, ma oa pinvi(d)ig vije laret dèi mond ga hezh !** : Et certains anciens, bien qu'un quidam eut été complètement estropié et deux bosses sur le dos, s'il était riche on lui disait (à elle) d'aller avec lui ! *(Skrigneg)*

- **Ar re-benvidig** : Les riches ; **Ar re-benvi'g !** : Les riches ! *(Skrigneg)* ; **Gouel ar re-benvidig mechañs 'n-heñi oa pigur vis(e) kalz arc'hant !** : C'était certainement la fête des riches (la saint-Michel) puisqu'il y avait beaucoup d'argent ! *(Sant-Wazheg)*
- **Deus renk ar re-benvidig** : De la classe des riches ; **Ar re-he oa deuh renk ar re-binvi'g !** : Ils étaient de la classe des riches *(Skrigneg)*
- **Kaoud un dorn penvidig** : Avoir de riches mains ; **Heñ neus un dorn penvidig, un dorn ha' zo gouest d'ober, hezh a ree toud-toud an traou** : Il a de riches mains, une main capable de faire, il faisait absolument tout *(Plouïe)*
- **N'é ket penvidig an traou** : Ce n'est pas la richesse ; **Ha na gwraet toud ar bresel pevarzeg ha oa-ñw eizh la war'n-ugent pé oa dimeet, mod oa ket penvidig an traou hañ !** : Et il avait fait toute la guerre quatorze, il avait vingt-huit ans lorsqu'il se fiança, donc ce n'était pas la richesse hein ! *(Lannedern)*
- **Penvidig-mor** : Extrêmement riche ; **Penvidig-mor é deut da ve** : Il est devenu extrêmement riche *(Skrigneg)*

**PENVIDIGEZH / PINVIDIGEZH** [pɛnvi'di:gəz-s] [pinvi'di:gəz-s] : [***pinuizigaez*** 1499] n.f. (pl. **penvidigejou** [pɛnvidi'ge:ʒu] **pinvidigejou** [pɛnvidi'ge:ʒu]) ; Richesse

**An dra-s(e) oa, ba'r c'hampagn ur benvidig(e)zh, kaoud mel ba un ti, ur sin yec'hed ma peus c'hoant** : Ça c'était, à la campagne une richesse, avoir du miel dans une maison, un signe de santé si tu veux *(Kleden)* ; **D'ar poent oa kalz tud ba'r vro, ahe oa ket (a) goat 'è ! Ar c'hoat oa un dra, ur benvidigezh dija** : À ce moment il y avait beaucoup de gens dans le coin, là il n'y avait pas de bois non-plus ! Le bois c'était quelque chose, une richesse déjà *(Brennilis)*

**PENVIDIKAAD / PINVIDIKAAD** [pɛnvidi'kɑ:d-t] [pinvidi'kɑ:d-t] : [***pinuizicat*** 1499] vb. ; (s') Enrichir

**An dra-he oa deut blavechou hanter-kant dre-amañ pé oa komañset an dud da benvidikaad** : C'était venu dans les années cinquante par ici lorsque les gens ont commencé à s'enrichir *(Skrigneg)*

- **Ar powr pa benvidika / Ga'n Diaoul e ya** : Le pauvre lorsqu'il s'enrichit / Il est emporté par le Diable *(Plonee)* ; **Blam se vije gwraet goap deus ar reñ-se 'è ha vije laret « Ah ! Ar bowr pé benvidika / Ga'n Diaoul a'h**

**a »** : C'est aussi pour ça qu'on se moquait d'eux et qu'on disait : « Ah ! Le pauvre lorsqu'il s'enrichit / Il est emporté par le Diable » *(Kergloff)*

**PÊO / PÊAÑ** [pɛw] ['pɛə] : [***paeaff*** 1499] vb. (p.p. **pêet** [pɛ:d-t]) ; Payer

**Hag a'h an da bêo ur bann'h gwin dit** : Et je vais te payer un verre de vin *(Skrigneg)* ; **Pêet é (e)vid ober war-dro ur bugel** : Il est payé pour s'occuper d'un enfant *(Plouïe)* ; **Pêo ar c'hustum** : Payer le droit de passage *(An Uhelgoat)* ; **Gou(de)-se mamp kompren(e)t blam bet(r)a bêe ket hè (aha)namp** : Ensuite nous comprîmes pourquoi ils ne nous payaient pas *(Speied)* ; **Brem(añ) pé heus bet da vuzhugenn (v)o red dit pêo !** : Maintenant que tu as eu ton ver de terre, il va falloir payer ! *(Skrigneg)* ; **Ur bakadenn-arc'hant laket war-wel d'an dud (e)vid roiñ da hoûd lar oa arc'hant da bêo** : Une liasse de billets bien apparente aux yeux de tous pour faire savoir qu'il avait de l'argent pour payer ! *(An Uhelgoat)* ; **Ase re(n)ket pêo pezh peus gwraet, kar c'hwi an-heñi é ar c'hriminel, n'é ket hi !** : Là vous devez payer ce que vous avez fait, car c'est vous le criminel et non elle ! *(Kergrist)* ; **Neuse vise pêet mad ar sonerien** : Alors on payait bien les sonneurs *(Skrigneg)* ; **Ha beb heñi d'e dro da bêo ur chopinad, hègn dap beb chopinad ar mod-se** : Et chacun leur tour ils payaient un coup, ils prenaient chaque coup comme ça *(Kolloreg)* ; **Oh, vïent ket pêet ba'n ti a-raog neu'n** : Oh, avant on ne payait pas les gens à la maison *(Sant-Wazheg)* ; **Be vïe merc'hed ha' ree, ar re-he oa pêet pugur war ar foar vise daw mond** : C'étaient les femmes qui faisaient, elles étaient payées puisqu'il fallait aller à la foire *(Kolloreg)* ; **Na ket pêet (ne)med pad pemp pe c'hwec'h mis, goud(e)-se vïen ket pêet kin** : Il n'avait payé que pendant cinq ou six mois, ensuite je n'étais plus payée *(Skrigneg)* ; **Ene noa (e)n-om dapet pegement da bêo ha goude d'ar prijon vise kasset** : Là il s'attrapait combien à payer et après on l'envoyait en prison *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Bremañ zo tri ganin hag ar verc'h zo 'ramplass ar wreg, me bês anèi, keit-ha gallin 'h o(be)r…** : Il y en a maintenant trois avec moi et ma fille remplace ma femme, je la paye, tant que je pourrai… *(Lannedern)* ; **Me, (a-)benn mïe fermet ur ferm din-me deurzhtu oa rôet 'e ur gont-gwinizh hag ur gont-kig da bêo ma flass** : Moi, quand j'avais loué une de mes fermes, tout de suite on m'a donné un compte de blé et un compte de viande pour payer mon domaine *(Sant-Wazheg)* ; **Ha piw a bêo aha(n)on ?!** : Et qui me payera ?! *(Landelo)* ; **Blam d'an noter, ar c'hantretiner voa dé bêo !** : À cause du notaire, il y avait les droits de succession à payer *(Plonee)* ; **Ar vamm-gozh am(añ), ma nije prenet, a nije pêe(t) un tamm ar mis, kem(en)t-ha be sur !** : Ici la grand-mère, si elle avait acheté, elle aurait payé un peu par mois, histoire d'être sûre ! *(Skrigneg)* ; **Ar re-he vé pêet ga'n empoiou hañ ! Hag an arc'hant ya da bêo ar re-he, n'ya-(hè)gn ket da bêo…** : Ils sont payés par les impôts hein ! Et l'argent qui va pour les payer, il ne va pas payer… *(Lannedern)* ; **Beñ, oh ! Heñw houlle an dra-s(e) a-ziga'n eskob ma'hat, med pêo ràe (a)nèi ahe** : Ben, oh ! Il demandait ça probablement à l'évêque, mais il la payait là *(Motre)* ; **Ha heñw na pêet !** : Et c'est lui qui a payé ! *(Plonee)* ; **Brem(añ) meus nitra dé bêo ! N'eus nitra, bremañ é pêet ya, toud** : Maintenant je n'ai rien à payer ! Il n'y a rien, maintenant c'est payé oui, totalement *(Plonee)* ; **Med matresse peus ho tud da bêo (e)vi(d)oc'h ?** : Mais peut-être avez-vous vos parents pour payer pour vous ? *(Ar C'hloastr-Pleiben)* ; **Amañ zo laket penn paotr ar roue gwerzh pugur ne bês ket i gle hag 'o krouget damaït** : Ici on met la tête du garçon du roi à prix puisqu'il ne paie pas sa dette et tout à l'heure il sera pendu *(Lokered)* ; **Vïe ket daw pêo kér evidoump, hon dad bêe ket kér** : On ne payait pas cher pour nous, notre père ne payait pas cher *(Poullaouen)* ; **Ya, sete mamp pêet da zond da servijiñ aha(no)mp, ni mamp c'hoant da ve intronésed** : Oui, nous avions donc payé pour qu'on vienne nous servir, nous voulions être des dames *(Skrigneg)* ; **Pegement vank doc'h d(a) bêo un' d'ond amañ ?** : Combien as-tu besoin pour en payer un pour qu'il vienne ici ? *(Plonee)* ; **Pugur vise red daoñ reiñ i amzer 'benn pêo an dra-he** : Puisqu'il lui fallait donner de son temps pour payer ça *(Ponvel)* ; **Oh ! An dra-mañ (e)ma ket gwal-vad, ni bêo an dra-se heñ !** : Oh ! Ce n'est pas très bien, nous allons le payer hein ! *(Kleden)* ; **D(a) lak an ouvrïerien d'antreten an heñchou ! Me(d) ar re-he é daw pêo 'nê !** : Que les ouvriers entretiennent les routes ! Mais il faut les payer ! *(Lannedern)* ; **Tro unneg eur deus an nos, kajimant tou'n dud bêe ar pezh neugn da bêañ ha 'h ee-hegn kuit** : Vers vingt-trois heures, quasiment tout le monde payait ce qu'il avait à payer et s'en allait *(Ar Fouillez)* ; **Laret a heus out o hond da bêo ur gwin hag ar bara gwenn da toud ar pezh so amañ hi-mañ bremañ p(a) omp digoueet (a)ssames !** : Tu as dit que tu vas payer un vin et le pain blanc à tous ceux qui sont ici-même maintenant lorsqu'on est arrivé ensemble ! *(Skrigneg)* ; **Ar bla kentañ, pudur bêes ket é mad, med ar bla war-lerc'h, pa weles toud pezh a heus da bêo un tamm partoud** : La première année, puisque tu ne payes pas c'est bien, mais l'année suivante, quand tu vois tout ce que tu as à payer un peu partout *(Skrigneg)* ; **Laret a heus neuhe e bêi hom c'hoan demp toud amañ da zibiñ, da evañ, da toud pezh so ba'h an ostaliri amañ hi-mañ !** : Alors tu as dit que tu nous payeras le souper ici pour manger et boire à tous ceux qui sont dans le bar ici-même ! *(Skrigneg)* ; **Daon ! Ha eürusamant ! Ha c'hoazh meus poan goude werzhon kerroc'h 'vi(d) a goust diñ ! Kar toud ar pezh so bet da bêo mod-all é dic'honi !** : Dam ! Et heureusement ! Et encore j'ai de la peine alors que je vends plus cher que ce que ça me coûte ! Car c'est énorme tout ce qu'il y a à payer sinon ! *(Skrigneg)* ; **'Benn-neuhe joñj din (e)ma poent din choñjal bæle ma-hun 'e ! Ha môa despunet tro-walc'h, a-peu-prè… Pêet-mad oan !** : Pour-lors je pense aussi qu'il est temps pour moi de voler de mes propres ailes ! Et j'avais amassé suffisamment, à-peu-près… J'étais bien payé ! *(Ar C'hastell-Ne)*

- **Kaoud *udb.* da bêo a-ziwar *ub.*** : Payer *qqchose* sur *qqn.* ; **Nagn ket *charge sociale* (e-)bed da bêo 'ziwar'namp 'nê** : Ils ne payaient aucune charge sociale sur nous *(Speied)*
- **Lak *ub.* da bêo** : Faire payer *qqn* ; **Hag an ameseien tro-war-dro hag a vije tud neuhe ba'r fest-nos ! Laket vije an dud da bêo, pemp kant lur, oa ket re** : Et les voisins des alentours, il y avait alors du monde au fest-noz ! On avait fait payer les gens, cinq cents francs, ce n'était pas excessif *(Skrigneg)*
- **Pêo diwar ar chouch** : Payer en nature *(Skrigneg)*
- **Pêo dre gant** : Payer au quintal ; **Gwel a rañw lar res fagod pounner hag interess heus pudur eint pêet dre gant** : Je vois que tu fais de lourds fagots et tu as intérêt puisqu'ils sont payés au quintal *(An Uhelgoat)*
- **Pêo e hent d'ond da *utb.*** : Payer son itinéraire vers *qqpart* ; **Ga'n dra-he meus pêet mé hent d'ond d'an Amerik, dé ma gwas ha din !** : J'ai payé grâce à ça mon itinéraire vers l'Amérique, à mon mari et à moi ! *(Ar C'hastell-Ne)*

➢ **Pêo e skoul d'e vugel** : Payer l'école de son enfant ; **Pêo o skoul d'ar vugal(e)** : Payer l'école des enfants *(Sant-Wazheg)*

**PÉR** [pe:r] : [sing. ***perenn*** 1499] coll. (sing. **-enn** ['pe:rən] sing. pl. **-ennou** [pe'rɛnu]) ; Poires (cf. **GWE-PÉR**)

**Gwag é ar bérenn** : La poire est molle *(Skrigneg)* ; **Lesk ar pér da vlodiñ** : Laisse les poires ramollir *(Poullaouen)* ; **Ar pér zo flak un tamm hañ ! Flak é ar pér** : Les poires sont un peu fades hein ! Les poires sont fades *(Skrigneg)* ; **Vegn bloñset hag abimont duzhtu, oh ! Ar pér zo sañsubl hañ !** : Elles sont meurtries et s'abîment de suite, oh ! Les poires sont sensibles hein ! *(Skrigneg)* ; **Ur mell cherdin vras, pér ha plant ha beb sort traou voa (iv)e hag aleou bras voa** : Un énorme jardin, il y avait aussi des poires et plantes de toute sorte ainsi que de grandes allées *(Plonee)*

**PE-RAG / PA-RAG** [pe'rɑ:g-k] [pa'rɑ:g-k] : [***perac*** 1499] pronom interr. ; Pourquoi

**Pa-rag ?** : Pourquoi ? *(Berrien)* ; **Pe-rag ? Choñj mond out ?** : Pourquoi ? Tu à l'intention d'y aller ? *(Skrigneg)* ; **Daon ya ! Pa-rag n'in ket ?!** : Dam oui ! Pourquoi n'irai-je pas ? *(Skrigneg)* ; **Fin, me n'ouzon ket pe-rag** : En tout cas moi je ne sais pas pourquoi *(Berrien)* ; **Nann, vij(e) ket espliket demp pe-rag** : Non, on ne nous expliquait pas pourquoi *(Skrigneg)*

➢ **Ablam be-rag** : Pour quelle raison ; **Deut ar lêsenn d'ampech an dra-he, n'onn ket blam be-rag** : La loi est venue empêcher ça, je ne sais pas pour quelle raison *(Skrigneg)*

➢ **Da be-rag** : Pourquoi / Pour quelle raison ; **N'ounn ket da be-rag na pe-naos** : Je ne sais ni pourquoi ni comment *(Plouïe)* ; **Med n'ouzon tamm da be-rag** : Mais je ne sais du tout pour quelle raison *(Plouïe)* ; **Me meus ket gallet gwech e-bed kompren da be-rag e vise gwraet « an drerwiou-lann » deus an dra-he** : Je n'ai jamais pu comprendre pourquoi on appelait ça « ***an drerwiou-lann*** » *(Plouïe)*

**PERCH** [pɛ̀(:)rʒ-ʃ] : [***perch*** 1464] n.m. ; Perches / Gaules

**PERCHAÑ** ['pɛrʃə] : [***perchaff*** 1499] vb. ; Percher / Ramer

**Mar me lak pis da berchañ, ar re-he so kalz gwelloc'h ha doussoc'h !** : Si je mets des pois à percher c'est qu'ils sont meilleurs et plus doux ! *(Skrigneg)* ; **Lec'h ar pis a vé perchet, ar re-he so gross ha douss c'hoazh izhpenn !** : Alors que les pois que l'on perche sont gros et doux en plus ! *(Skrigneg)* ; **Ah ya ! Me(d) 'vi(d)-c'hoazh n'eint ket perchet !** : Ah oui ! Mais pour l'instant, ils ne sont pas perchés ! (pois) *(Skrigneg)* ; **Goud(e) neuhe pé vé poent perchiñ 'nê vé lemet ar bach kuit d'ar mar(e) vé klouar an amzer ha ahe vent ket da berchañ kin !** Alors après lorsqu'il est temps de les percher on enlève la bâche au moment où le temps est doux et là on n'a plus à les percher *(Skrigneg)* ; **Ahe 'n-om berchont o-hun en-dro d'ar bijer a vé laket dê** : Là ils se perchent tout seuls autour des bâtons qu'on leur met *(Skrigneg)*

**PERCHENN** ['pɛrʃən] : [***perchenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [pɛr'ʃɛnu]) ; Perche

**Digor é ar gargad ha sterd é ha goude-se 'vid delc'hen (a)nê ba'r c'harr vïe laket ur berchenn ha laket ur fun ba peb penn gad ur vranell** : Le chargement est écarté et serré, et ensuite pour les faire tenir dans la charrette on mettait une perche et une longue et grosse corde de chaque côté avec un taquet *(Berrien)* ; **Ar berchenn oa laket (a-)hed hag ur vun amañ ba'r penn a-raog, un'-all ba'r penn a-dreñw ha vise laket ba ur vranell gwraet ga beus** : On mettait la perche en long et la grosse corde ici à l'avant, une autre à l'arrière, et on la mettait dans un taquet fait dans du buis *(Berrien)* ; **Sponter-brini, pis(e) plantet perchennou-koat ba-kreis ar park ha gwraet form un dèn blam da harz ar brini da zond da ziskrap(añ) an ed pet(r)a !** : Épouvantail, tu enfonçais des perches de bois au centre du champ et lui donnais la forme d'une personne pour empêcher les corneilles de venir gratter le blé quoi ! *(Kareis)* ; **Treuchou-lann d'o(be)r tan, vijent ket troc'het berr hañ ! Vije lesket perchennou ha' vije lojet neuh(e) ba-us d'ar hreñch** : Les troncs d'ajonc pour faire du feu, on ne les coupait pas courts hein ! On laissait des perches qui étaient alors rangés au-dessus de la grange (c-à-d. à l'étage) *(Ar Fouillez)*

➢ **Sevel ar berchenn** : Lever la perche (jeu trad.) ; **Lod a ree ar bariadenn, memes o zreid, o dowdroad ba ur sailh 'vid sevel ar berchenn c'hoazh** : Certain faisait le pari, même leurs pieds, leur deux pieds dans un seau pour lever la perche encore *(Berrien)*

**PERCHENNAÑ** [pɛr'ʃɛnə] : [***perchenna*** 1931] vb. ; Percher / Disposer autour d'une perche

**Me zo prest da berchennañ ma vis er-maes** : Je suis prête à percher mes pois dehors *(Skrigneg)* ; **Oaint deut er-maes deja pis, 'hond da veañ poent perchenniñ 'nê deja** : Ils étaient déjà sortis les pois, ils allaient déjà être prêts à être perchés *(Skrigneg)*

**PERC'HEN** ['pɛhɛn] : [***perchenn*** XVI^e^] n.m. (pl. **-ed** [pɛ'hɛnɛd-t]) ; Propriétaire

✗ *syn.* : ***proprïeter***

**Alïes e yê an dud ga gouel-an-Ollsent dé bêo, 'vel 'è ar re oa pell, ar perc'hen deus ar ferm, setou an dra-he oa deja ur mis war-lerc'h** : Les gens allaient souvent à la Toussaint payer, comme également ceux qui étaient éloignés, le propriétaire de la ferme, c'était donc déjà un mois après *(Sant-Wazheg)* ; **Ha setou 'è, perc'hen ar lon-keseg vis(e) war-gein ar chô-beg ba'n hent, pigur oa ket voaien da val(e) war 'n hent ga'r pri !** : Et donc également, le propriétaire de la monture était sur le dos de cheval de tête en route, puisqu'on ne pouvait pas marcher sur la route à cause de la boue ! *(Sant-Wazheg)*

**PE-RE** [pe're:] : [***pere*** 1576] pron. inter. ; Lesquels (lesquelles)

**Klasket vije, meus choñj ba'r parkeier pe war ar c'hleuñ, med meus ket joñj pe-re 'n-heñi a dape** : On cherchait, je me rappelle dans les champs ou sur le talus, mais je ne rappelle pas lesquels c'était qu'on prenait *(Plouïe)*

**PERMETAÑ** [pɛr'met(ə)] : [***permetaff*** 1557] vb. ; Permettre

**Essêiñ chom ba ur sistem ha' bermet da tou'n dud da gaoud o blass, n'é ket aes !** : Essayer de rester dans un système qui permet à tout le monde d'avoir sa place, ce n'est pas facile ! *(Lannedern)* ; **An dañs-a-dro, se bermet d'an dud d'azaleg eint kap da (e)n-om remüiñ un tamm** : La gavotte, ça permet aux gens dès-lors qu'ils sont capables de se remuer un peu *(Plourac'h)* ; **Hor'n-gross ah(e) gis-s(e) vis(e) streiet ba'r voenn dé 'h ampèch (a)naoñ dé chof(añ) ha dé zerc'h(añ) i *goût* daoñ un tamm bihen hag bermetè dé zespun (a)naoñ un tamm bihen glassoc'h pe pass ken sec'h** : On versait du gros sel là comme ça dans le foin pour l'empêcher de chauffer et qu'il garde un petit peu son goût et ça permettait de le ramasser un petit peu plus vert et pas aussi sec *(Kleden)*

**PERMI** ['pɛrmi] : n.m. ; Permis

**Ur wechad oan bet passeal ar permi** : À une occasion j'étais allée passer le permis *(Plouïe)* ; **Me meus bet ma bermi** : J'ai eu mon permis *(Plouïe)* ; **Ha ha permi e-bed d'ar poent-s(e), na sort e-bed ! Na ket emm, oa ket kaos permi (e-)bed** : Et tu n'avais aucun permis à ce moment-là, ni rien ! Elle n'avait pas besoin, on ne parlait pas de permis *(Skrigneg)* ; **Me 'h ee ga ma oto heb permi ! An dra-he vich(e) ket goullet ! Me gondüe an oto da bemzeg la heb permi e-bed na mann e-bed** : J'allais en voiture sans permis ! On ne demandait pas ça ! Je conduisais ma voiture à quinze ans sans aucun permis ni rien du tout *(Skrigneg)*

**PERMISSÏON** [permi'sijən] : [***permission*** 1623] n.f. (pl. **permissionou** [permi'sjɔ̃nu]) ; Permission (armée)

**Sete un neubeud amzer heus neuhe in permissïon ?** : Tu as un donc alors un peu de temps en permission *(Skrigneg)* ;**Ha oan deut deus Toul da Baris en permissïon** : Et j'étais venu de Toul à Paris en permission *(Skrigneg)* ; **Med me meus joñj, pugur oa deut in permissïon** : Mais je me rappelle, puisqu'il était venu en permission *(Karnod)* ; **Ha goud(e) neu'n p(a) oa ganet ma breur oa deut ma zad in permissïon** : Et alors ensuite lorsque mon frère naquit, mon père vint en permission *(Karnod)*

**PERROKED** [pɛ'rɔkəd-t] : [***perroked*** XIX[e]] n.m. ; Perroquet

**(E)vel ur perroked oa kontant heñw** : Il était content comme un perroquet *(Sant-Hern)*

**PERSON** ['pɛrsɔ̃n] : [***person*** 1499] n.m. ; Recteur (de paroisse, c'est-à-dire le curé) / (souv.) **AN OTROU-PERSON** [ot[r]o'pɛrsɔ̃n] : Le recteur

**Houm(añ) é matezh ar person** : C'est la bonne du curé *(Skrigneg)* ; **Mond a ran da gontañ tro person Bolazeg dec'h** : Je vais vous raconter ce qui est arrivé au recteur de Bolazeg *(Skrigneg)* ; **Ba Bolazeg oa ur person kozh** : Il y avait à Bolazeg un vieux recteur *(Skrigneg)* ; **Piw a'h da win ar person pa vé ket ar person ba'r yêr ?** : Qui va prendre le vin du recteur quand le prêtre n'est pas chez lui ? *(Lokmarïa)* ; **Digoueet ba'r prespital, hei houll ar person** : Arrivée au presbytère elle demande le recteur *(Landelo)* ; **Adresset da berson Landelo** : Adressé au recteur de Landeleau *(Kolloreg)* ; **Person Plevin na laret ur wech** : Le recteur de Plévin avait dit une fois *(Motre)* ; **Gwich-all an dud a ouïe pet(r)a kontañ di-rag ar person !** : Autrefois les gens savaient quoi raconter devant le prêtre ! *(Skrigneg)* ; **Ha vijent mouchet ga'r liw vije chasubell ar person ! Violet ! Téñval** : On les voilait de la même couleur que la chasuble du recteur ! Violet ! Sombre *(Skrigneg)* ; **Ar re-he oa 'komandiñ ba'h ar barrous gwich-all ha amañ vije dow berson barzh Skrigneg dalc'h-mad !** : C'étaient ceux qui commandaient dans la paroisse autrefois et il y avait ici toujours deux recteurs à Scrignac ! *(Skrigneg)* ; **Med ne gonte ket meh-mod ma vij(e) ur person 'chilou 'naoñ, lare ket memes-mod ! Goûd a ouïe treiñ i gontadennou...** : Mais il ne contait pas de la même manière si un recteur l'écoutait, il ne disait pas pareil ! Il savait formuler ses contes… *(Skrigneg)* ; **D'ar marïou-te pé vije cheñchet person ba ur barres leske war un tamm paper petramed lare d'an heñi teue da ramplass (a)naoñ petra nije d'o(be)r** : À ces époques-là lorsqu'on changeait de recteur dans une paroisse il laissait un bout de papier ou bien il disait à celui qui venait le remplacer ce qu'il avait à faire *(An Uhelgoat)*

- **Otro(u)-person** : (Monsieur) le recteur ; **Ah nann 'ha, otro-person** : Ah non alors, monsieur le recteur *(Lokmarïa)* ; **(A-)benn arc'hoazh eh in otro-person** : J'irai demain monsieur le recteur *(Lokmarïa)* ; **Ar person noa laret an dra-he dec'h ?!** : Le recteur vous avait dit ça ?! *(Plouïe)* ; **Stoliou oa en-dro d'an otrou-person** : Le recteur portait des étoles *(An Uhelgoat)*
- **Person-kanton** : Recteur de canton ; **Kês da Bleiben da wel ar person-kanton** : Va à Pleyben voir le recteur de canton *(An Uhelgoat)*

**PERUKENNER** [pery'kɛnər] : [***perruqenner*** 1732] n.m. ; Coiffeur (pl. **-ien** [perykɛ'nɛrjən] / **PERUKENNÉRES** [perykɛ'neːrəz-s] : n.f. (pl. **-ed** perykɛnɛ're:zəd-t]) ; Coiffeuse

**Ar perukenner neus digoket (a)ha(n)on** : Le coiffeur m'a décoiffé *(Poullaouen)*

**PESK** [pesk] : [***pesq*** 1499] n.m. (pl. **-ed** ['peskəd-t]) ; Poisson

✗ *m. comp.* : ***deber-pesked***

**Be ho pesked ? – Meus ket emm, ga(v)on ket mad** : Veux-tu du poisson ? – Non merci, je n'aime pas ça *(Skrigneg)* ; **Heñ vé bord ar rinierou à yedal ar pesked ha ga i hoûg hir** : Il est au bord des rivières à guetter les poissons, avec son long cou (héron) *(Skrigneg)* ; **Hezh 'o dour ha' n'o ket (a) besked barzh ha n'o ket oksijen enni, n'o ket dour mad !** : Ce sera de l'eau dans laquelle il n'y aura plus de poissons et elle ne contiendra plus d'oxygène, ce ne sera plus de la bonne eau ! *(Poullaouen)* ; **Diflipet ar pesk deus 'tre e zoworn** : Le poisson lui a

échappé des mains *(Poullaouen)* ; **N'eus kemed un dra gement blij ket din, serten pesked so ha toud o c'hozh lipouserezh, an dra-he n'int mann e-bed !** : Il n'y a qu'une chose que je n'aime pas, certains poissons et toutes leurs sales friandises, ça ne vaut rien du tout *(Skrigneg)* ; **Ur vatimantad-pesked** : Une cargaison de poissons *(Poullaouen)* ; **Pa vije gwel(et) passeal, pugur dre zu-m(añ) a bassee 'è, alïes a'ha ! Pugur ba'r vardell, ene a vije pesked alïes** : Lorsqu'on le voyait passer, puisqu'il passait par chez moi aussi, souvent ma foi ! Puisque dans le batardeau, là il y avait souvent des poissons *(Skrigneg)* ; **Ar besketerien, gwich-all, a dape loched-bihen mo(d)-se da daped pesked bras ! Vije laket war ar linenn** : Autrefois les pêcheurs attrapait des vairons comme ça pour attraper de grands poissons ! Qu'on mettait sur la ligne *(Skrigneg)*

- **Kerc'hei a les pesk bihan / A zeb melc'hwedenn d'he c'hoan** : Héron qui laisse petit poisson / Mange limace à son souper (c-à-d. Qu'il ne faut pas faire la fine bouche sous peine de misère) *(Plouïe)*
- **Kig-pesk** : Chair de poisson ; **Yeo, kig-pesk** : Si, de la chair de poisson *(Kleden)*
- **Pesk an dour douss** : Poisson d'eau douce ; **Pesked, vije gwraet « pesked an dour douss »** : Des poissons, on appelait ça « des poissons d'eau douce » *(Skrigneg)*

**PESKETA / PISKETA** [pes'keta] [pis'ket] : [***pesqueta*** 1499] vb. (p.p. **pesketet** [pes'keted-t]) ; Pêcher

**Ah, hem(añ) a'h a da bisket' ?** : Ah, il va pêcher ? *(Skrigneg)* ; **Lamperésed d'ond da besketa** : Des sauterelles pour aller pêcher *(Poullaouen)* ; **Me ma pesketet dec'h** : J'ai pêché hier *(Lannedern)* ; **Hag 'è ha un' à chom barzh kêr, Paris pe un tu m(e)nneg ha deut dre ahe gis-se hag deut da joñj daoñ d'ond da bisketa** : Et aussi y en avait un qui habitait en ville, Paris ou quelque part, il est venu par-là et il lui vint l'idée d'aller pêcher *(Skrigneg)* ; **Ha c'hwi ! Pe-sort mod ret pé peus pesketet ? Me meus bet gwelet (aha)nac'h kemer ar pesk ba ho torn ar mod-se ha digor o c'hov hag a ve-hègn 'tifrekañ ba ho torn !** : Et vous ! Comment faites-vous lorsque vous avez pêché ? Je vous ai vu prendre le poisson dans votre main comme ça et leur ouvrir le ventre alors qu'ils frétillent dans votre main ! *(Sant-Wazheg)*

- **Batimañt-pesketa** : Bateau de pêche ; **Batimañchou-pesketa** : Des bateaux de pêche *(Poullaouen)*

**PESKETER / PESKETOUR** [pes'ketɛr] [pes'ketur] : [***pesquetaër*** 1632 ; ***pesquetaour*** 1732] n.m. (pl. **-ien** [peske'tɛrjən] [peske'turjən]) ; Pêcheur

**Pugur ene oa kimed pesketourien** : Puisqu'il n'y avait là que des pêcheurs *(Ar Fouillez)* ; **Hag ar besketourien, ar re-he noa chikanet (aha)non** : Et les pêcheurs, ils m'avaient engueulé *(Sant-Wazheg)* ; **M(a) ameseg, amañ hi-mañ, zo ur pesketour hag ar wich divèañ é bet ahe his-se oa aet da brenañ grilhed !** : Mon voisin, ici-même, est un pêcheur et la dernière fois qu'il est allé là, il était parti acheter des grillons ! *(Skrigneg)* ; **Goud(e) ar blavechou tr(i)-ugent ha goud(e) hanter-kant ahe, ar besketerien gaosee brezhoneg (e)tree ene !** : Après les années soixante et après cinquante, les pêcheurs y parlaient breton entre eux ! *(Skrigneg)* ; **Ah geo ! Gwich-all a'h ee ar vugale da glask grilhed 'vi(d) ar besketerien !** : Ah si ! Autrefois les enfants allaient chercher des grillons pour les pêcheurs ! *(Skrigneg)* ; **Ar besketerien, gwich-all, a dape loched-bihen mo(d)-se da daped pesked bras ! Vije laket war ar linenn** : Autrefois les pêcheurs attrapait des vairons comme ça pour attraper de grands poissons ! Qu'on mettait sur la ligne *(Skrigneg)*

**PESKETÊREZH** [peske'tɛ:rəz-s] [peske'tɛ.rz-s] : [***pesqetérez*** 1732] n.f. ; Pêche (métier)

**Ha ur grilhed a glêi kano p(a) (v)o braw an amzer ahe gis-se pé vé poent ar besketêrezh** : Et tu entendras des grillons chanter lorsque le temps sera beau là au moment de la pêche *(Skrigneg)* ; **Nim oa 'chom ba bord ar rinier, sell vije pesketerien alïes pa teue poent ar besketêr'zh hag a teue da houll diganemp : « Tapet peus grilhed din ? »** : Nous habitions au bord de la rivière, il y avait donc souvent des pêcheurs qui venaient lorsque le moment de la pêche arrivait et qui nous demandaient : « Vous m'avez attrapé des grillons ? » *(Skrigneg)*

**PE-SORT / PE-SEURT / PESSAR / PESSE** [pe'sɔr(d-t)] [pe'sœrd-t] [pe'saʳ] [pe'sə] : [***pe seurt*** 1622] ad. interr. & pron. excl. ; Quel (-le) (sorte)

**Pe-sort bla(v)ezh oa bet ?** : Ce fut quelle année ? *(Lokarn)* ; **Pe-seurt heilhen oa ar bugel-se !** : Qu'est-ce qu'il était coquin cet enfant-là ! *(Plouïe)* ; **Ree ket vorz pe-sort greun vije** : Peu importe quel grain c'était *(Skrigneg)* ; **Sell (e)ta, pe-seurt toufouilheg zo 'hond ga'n hent ahe !** : Regarde l'autre comment il est rondouillard ! *(Plouïe)* ; **Pe-seurt tammig treul out-te !** : Pauvre petit ! (à plaindre, qui fait pitié) *(Plouïe)* ; **Heñ né ket amzer da sell war pe-sort tu (e)ma an a(v)el** : Il n'a pas le temps de regarder dans quelle direction est le vent (c-à-d. Il travaille tellement qu'il n'a pas le temps de réfléchir) *(Plouïe)* ; **Pe-sort tostadenn !** : Quel radin ! *(Poullaouen)* ; **Peus kime gwel pe-sort somm oa an dra-he** : Tu n'as qu'à voir quelle somme c'était *(Landelo)* ; **Pe-sort c'hwezh vad zo ga'r voenn (e)ta, deb a-walc'h a refe tud dram d'ar liw** : Quelle bonne odeur a ce foin dis donc, les gens le mangeraient bien du fait de la couleur *(Plouïe)* ; **Meus ket choñj pe-sort Louise vise gwraet deus-hei, med Louise oa hi hano bopred** : Je ne me rappelle plus quel était le nom de Louise, mais elle se prénommait Louise en tout cas *(Kergrist)* ; **(E)vid pe-sort rêson oa-ñw aet d'ober pezh nôa gwraet** : Pour quelle raison avait-il fait ce qu'il avait fait *(Kolloreg)* ; **Me n'ouz(o)n ket pe-sort roue** : Moi je ne sais pas quel roi *(Landelo)* ; **Meus ket joñj pe-sort blavezh oa** : Je ne me rappelle plus quelle année c'était *(Karnod)* ; **Ha mem oa lanniou mod a'h eent, pe-sort meus bet joñj (e)mañ ma dad 'hond... Hañ ! Ga'r c'harr gis-se, ya ha skoassellou ! Pfou ! Mamm nije owen ba'r c'harr !** : Et il y avait même des ajoncs de la façon dont ils allaient, qu'est-ce que je me rappelle de mon père allant... Han ! En charrette comme ça, oui et des ornières ! Pfou ! Maman avait peur dans la charrette ! *(Plourac'h)* ; **Pé weler tud barzh pe-sort kondissionou renkont 'h o(be)r o labour** : Quand on voit dans quelles conditions des gens doivent faire leur travail *(Lannedern)* ; **Oh ! Me n'ounn ket pess(e) istoar oa bet ahe 'tre tad François ha neuhe un'-all, François matrehe ouïefe an dra-he** : Oh ! Je ne sais pas quelle histoire il y avait eu entre le père de François et alors un autre, peut-être que François saurait ça *(Plonee)*

- **Forz pe-sort mod** : Peu importe comment ; **N'a ke(t) 'n traou mem-mod kin forz pe-sort mod heñ ! Boñ…** : Peu importe comment, ça ne marche plus de la même manière hein ! Bon… *(Plonee)*
- **Forz pe-sort + *n.pl.*** : N'importe quel(le)s *n.pl.* ; **Med daon ! Gwel a-walc'h a vé pé 'h ees vorz da be-sort fetou ahe pa vent gwisket ga o jemejetennou !** : Mais diantre ! On voit bien quand on va à n'importe quelle fête lorsqu'elles sont vêtues de leur gilet *(Skrigneg)*
- **Pe-sort hano ?** : Quel nom ? ; **Pe-sort hano heus laret ahe ?!** : Quel nom as-tu dit là ?! *(Skrigneg)* ; **Pe-sort hano oa ar park-se deja ?** : Quel nom avait ce champ déjà ? *(Plouïe)* ; **Pe-sort hano é da vamm-gozh ?** : Comment s'appelle ta grand-mère ? *(Plouïe)* ; **Pe-sort ano oa ar c'hont ? Ma ! Me meus bet gouïet hi ano gast !** : Quel nom le comte avait-il ? Eh bien ! Putain ! J'ai eu su son nom *(Brennilis)* ; **Pe-sort hano 'o laket ? – Oh beñ ! 'O kemed lakad 'nèi Georgette !** : Quel nom lui donnera-t-on ? – Oh ben ! On aura qu'à l'appeler Georgette ! *(Skrigneg)*
- **Pe-sort heñi ? / Pessa hañi ?** : Lequel ? / Laquelle ? ; **Bon, pe-sort heñi 'o ba digentañ 'o ?** : Bon, ce sera lequel pour commencer ? *(Poullaouen)*
- **Pessa koulz** : Quand *(Kergrist)*
- **Pe-sort mod** : Comment (ça se fait que) / De quelle manière / & conj. : Que ; **Pessar mod vo sa(v)et ar vugwale ?!** : Comment on va élever les enfants ?! *(Landelo)* ; **Pesse mod a ret ho youd c'hwi ?** : Comment faites-vous votre bouillie *(Plonee)* ; **Pesse mod ober ?** : Comment faire ? *(Plonee)* ; **N'ounn ket pe-naos na pe-sort mod** : Je ne sais comment ni de quelle manière *(Plouïe)* ; **D'ond vïe founnus-founnus-founnus da wel pe-sort mod yee an traou !** : Il était extrêmement rapide pour aller voir comment ça se passait ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Me(d) pe-sort mod lod nïent kime ur bugel neuhe ha lod-all nise deg ?! Panve regn un dra mennaket** : Mais comment ça se fait que certains n'avaient alors qu'un enfant et certains autres en avaient dix ?! Si ce n'est qu'ils faisaient quelque chose *(Plouïe)* ; **Pe-sort mod larin doc'h walc'h** : Comment te dirais-je *(Landelo)* ; **Pe-sort mod vé gwraet deus an dra-se ?** : Comment on appelle ça ? *(Kleden)* ; **Med pe-sort mod ? Blam betra an traou chom mod-se ato toud ? Bresel hag drailh ha chakailh !** : Mais comment se fait-il ? Pourquoi les choses restent toujours ainsi ? Guerre, carnage et mutilation ! *(Pleiben)*
- **Piw oar pe-sort mod…** : Qui sait quoi ; **Namp ket droad, vïe ket goull(e)t sete ar mod-se piw oar pe-sort mod…** : Nous n'avions pas le doit, on ne demandait pas donc comme ça qui sait quoi… *(Plonee)*

**PETE-GOÛD** [pete'gud-t] conj. ; Au cas où / De peur que (cf. **BETE-GOÛD**)

**PETEIAÑ** [pe'tɛjə] : vb. ; Bégayer

**Ha vije klêt un' (é) peteiañ** : Et on entendait quelqu'un bégayer *(Plouïe)*

**PETILHAÑ** [petijɑ̃] : ad ; Pétillant (-e)

**Ha pé vise gwraet ar bïer ganin, me ajoute ar gwin barzh ha sete hezh vise gwin ha hezh vise bïer, petilhañ un tamm, me(d) vise blas ar gwin gantoñ** : Et lorsque je faisais la bière, j'y ajoutais le vin, c'était donc du vin et de la bière, un peu pétillant, mais ça avait le goût du vin *(Ar C'hastell-Ne)*

**PETORE** [pe'tɔːrᵊ] : [***petore*** XVIIIᵉ] ad. interr. & pron. excl. ; Quel (-le) (sorte)

**Ha deus petor sekteur** : Et de quel secteur ? *(Berrien)* ; **Divennet é bet ya, bremañ meus ket joñj petore bla, oh ur penna'ig so hañ !** : Ça a été interdit, maintenant je ne me rappelle pas quelle année, oh ça fait un p'tit bout de temps hein ! *(Berrien)*

**PETRA / PATRA** ['petʳə] ['pet(ə)] ['peta] [pa'tra] (& devant voyelle **PETAR** ['petər]) : [***petra*** 1499] ad. inter. ; Quoi ? / Que ? / Quel (-le) ? / Comment ? / & conj. Ce (que) / & interj. Quoi !

**Peta ?** ['peta] : Quoi ? ; **Petra zo ?** : Qui a-t-il ? ; **Ur pet'a ?!** : Un quoi ?! *(Skrigneg)* ; **Pet'a zo ganit Fernande ?** : Qu'y a-t-il Fernande ? *(Karnod)* ; **Petra oan 'hond da lar(e)d deja ?** : Qu'est-ce que j'allais dire déjà ? *(Skrigneg)* ; **Pet'a zo ahe ganoc'h etre ho tivisker ?** : Qu'avez-vous entre vos jambes ? *(Plonee)* ; **Pet'a vé rôet daoñ da zebiñ neuhe ?** : Donc que lui donne-t-on à manger ? *(Plonee)* ; **Petra zo erro er barres-mañ** : Ce qui est arrivé dans cette paroisse *(Skrigneg)* ; **Med pet'a vïe gwraet deuh houzh ?! Mann e-bed…** : Mais qu'est-ce qu'on aurait fait d'elle ?! Rien du tout *(Karnod)* ; **Bon ! 'Hond d'o(be)r pet'a (e)mout ahe bremañ ?** : Bon ! Qu'est-ce que tu vas faire là maintenant ? *(Plourac'h)* ; **'Dreuj ar prajeier ah(e), pet'a oa ? Oa k(et) ur c'hilometr…** : Là à travers les prés, qu'est-ce qu'il y avait ? Il n'y avait pas un kilomètre… *(Skrigneg)* ; **Kabiten ha goud(e)-se an heñi-all zo huvelloc'h pet'a ! Heñw é a zirij d'ar re-all pet'a !** : Capitaine et ensuite l'autre est plus haut quoi ! C'est lui qui donne des directives aux autres quoi ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Me(d) pet'a zo bet 'vi(d) ar mar(e) zo ahe 'benn (e)maint barzh Skrigneg ?** : Mais qu'y a-t-il eu à ce moment pour qu'ils (gendarmes) soient à Scrignac ? *(Skrigneg)* ; **Gwich-all an dud a ouïe pet'a kontañ di-rag ar person !** : Autrefois les gens savaient quoi raconter devant le prêtre ! *(Skrigneg)* ; **Ha oa 'h o(be)r pet'a ene ? – Daon ! Hoñ(zh) oa kemenér(e)s gwich-all !** : Et qu'est-ce qu'elle y faisait ? – Dam ! Autrefois elle était couturière ! *(Skrigneg)* ; **Moien zo din d'esplik doc'h petra meus bet klêt war-boues ar sort traou-te** : J'ai la possibilité de vous expliquer ce que j'ai entendu au sujet de ce genre de chose-là *(Landelo)* ; **Med ne ouïent ket petra zo ba o zreid ! Ha se zo domaj !** : Mais ils ne savent pas ce qu'ils ont dans leurs pieds ! Et ça c'est dommage ! *(Plourac'h)* ; **Pet'a laro Yann ?** : Que dira Yann ? *(Landelo)* ; **Petra lares-te ?** : Qu'est-ce que tu dis, toi ? *(Skrigneg)* ; **'H o(be)r petra (e)moc'h ase, plac'h yowank ?** : Que faites-vous là, jeune fille ? *(Kleden)* ; **Pet'a wel heñw (é) tond maes ?!** : Que voit-il sortir ?! *(Landelo)* ; **Ha pet'a ra an heñi zo deut ba e blass ?** : Et que fait celui qui a pris sa place *(Plouïe)* ; **Ha pet'a ma gwraet ? Ma digoret ar preness ha cherret an nor** : Et qu'avais-je fait ? J'avais ouvert la fenêtre et fermé la porte *(Plouïe)* ; **Petra é hoñzh ?** : Qu'est-ce qu'elle est elle ? *(Plouïe)* ; **Med daw doc'h lared din Jakes petra c'hoa(r)i ganoc'h, un dra menneket zo ha n'é ket mad !** : Mais il faut que tu me dises Jaques qu'est-ce qu'il t'arrive, il y a quelque chose qui ne va pas ! *(Sant-*

*Hern)* ; **Ha petra neus gwraet heñw ?!** : Et qu'est-ce qu'il a fait ? *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Peta vé laret a ra ? Droug pe ?** : Qu'est-ce qu'on dit qu'il fait ? Du mal ou ? *(Skrigneg)* ; **Petra peus gwraet d'an den-se ?** : Qu'avez-vous fait à cet homme-là ? *(Plonee)* ; **An dud a'h ee da gaoud ar vêleien da hoûd pet'a 'h o(be)r ha pe-naos** : Les gens allaient trouver les prêtres pour savoir quoi faire et comment *(Skrigneg)* ; **Oh ! Petra ray hezh ?! D'ober petra ?? Petra rafeh ?? C'hwi n'oc'h ket gouest d'o(be)r nintra ga ho marc'h kozh neuhe !!** : Oh ! Que fera-t-il ? Pour quoi faire ? Que ferais-tu ? Tu ne peux rien faire alors avec ton vieux cheval !! *(Plonee)* ; **Petra (e)moc'h sell ahe ?** : Que regardes-tu là ? *(Sant-Wazheg)* ; **Daon ! 'H o(be)r petra (e)mout ahe ?** : Dam ! Qu'est-ce que t'es en train de faire là ? *(Skrigneg)* ; **Hezh ràe traou ha ouïe ket (a)nèoñ 'h o(be)r petra vij(e)** : Il faisait des choses et ne savait pas ce qu'il faisait *(Motre)* ; **Med, oh o(be)r petra (e)moc'h ahe ma haotr-pihen ?** : Mais, que faites-vous là mon petit gars ? *(Kleden)* ; **Welon ket pet'a viche...** : Je ne vois pas ce que ce serait... *(Skrigneg)* ; **Pet'a rin dit bremañ neuhe 'vid didomajiñ (a)han(ou)t ?** : Que puis-je faire alors pour te dédommager ? *(Skrigneg)* ; **Ar reñ-h(e) vis(e) ka(ve)t ba'n tïer ha ba-lec'h vis(e) gwerzh(et) an dilhad pet'a ! Ar rochidi hag an traou pet' !** : On les mettait dans les maisons et là où on vendait les vêtements quoi ! Les chemises (pour hommes) et autres quoi ! *(Kareis)*

- **Adrame da betra ? / 'Blam' (da) betra ?** : Pour quelle raison ? ; **N'on ket gouest da lar dit adrame da bet'a vïe laret an dra-se** : Je ne suis pas capable de te dire pour quelle raison on disait ça *(Plouïe)* ; **Eh beñ blam betra ??** : Eh ben pourquoi ?? *(Sant-Hern)* ; **Deñn (e-)bed ouïe blam batra, na 'vid patra, heñw na ket lar(e)t dê** : Personne ne savait pour quelle raison, ni pourquoi, il ne leur avait pas dit *(Kleden)*
- **An dra-he zo 'vel forz-petra** : C'est comme pour tout ; **Ya, ah daon ya ! Daon ya ! An dra-he zo 'vel forz-petra hañ !** : Oui, ah oui alors ! Oui alors ! C'est comme pour tout hein *(Skrigneg)*
- **Ba forz-petra** : Dans n'importe quelle situation ; **Ha neuhe memes 'è barzh forz-pet'a hezh 'n-om zibabo ! Hezh so un dèn digourdi !** : Et alors même aussi dans n'importe quelle situation, il s'en tirera ! C'est une personne dégourdie ! *(Skrigneg)*
- **Da betra jervij + *vb.*** : À quoi ça sert de + *vb.* ; **Da bet(r)a jervij blejal ha 'n-om jalañ** : À quoi ça sert de brailler et de se plaindre ? *(Poullaouen)*
- **Da blam betra ?** : Pourquoi ? ; **Da blam bet'a ?** : Pourquoi ? *(Pleiben)*
- **Dam betra ra... ?** : Qu'est-ce qui fait que... ? ; **Dam betra ra ar c'hog zo war beg an ilis n'eus ket divinou ? Eh beñ é dam ba'r prospital n'eus mann e-bed da ziskrapad !** : Qu'est-ce qui fait que le coq qui est au sommet de l'église n'a pas de griffes ? Eh ben c'est parce qu'il n'y a rien à gratter dans le presbytère *(Plouïe)*
- **Deus ar petra deusoutoñ** : De quoi le concernant ; **Memes voien zo din-me da zisko ur paper dit br(o)maig, deus ar petra deusontoñ** : Même j'ai moyen de te montrer un papier tout à l'heure, de quoi le concernant *(Plourac'h)*
- **Deus toud ha vorz petra** : De tout et de rien ; **Ma gaosees ket gantañ deus toud ha vorz petra** : Si tu ne lui parles pas de tout et de rien *(Plourac'h)*
- **D'ober petra ?** : Pour quoi faire ? / Ça sert à quoi / Pourquoi ; **D'ober pet'a é ar re-he ?** : Et ceux-là, à quoi serviront-ils ? *(An Uhelgoat)* ; **D'ober petra 'h es ket da wel (a)nèi pugur sortiv ket !** : Mais pourquoi ne vas-tu pas la voir puisqu'elle ne sort pas ! *(Plouïe)* ; **Hag pugur 'h anvean 'nê, bet disket din gan hon zud pet'a oagn ha d'o(be)r pet'a oagn mad** : Et puisque je les connais, appris de mon père ce qu'elles étaient et pour quoi elles étaient bonnes *(Sant-Nigouden)* ; **'Benn vijent bet diw pe deir gwich oagn abitüet ha ouïent d'o(be)r pet'a 'h eent** : Quand ils avaient été deux ou trois fois, ils étaient habitués et savaient ce qu'ils venaient faire *(Skrigneg)*
- **Forz petra / Vorz petra** : N'importe quoi / Qu'importe (ce que) ; **Un dèn ha' gaosev kalz hag a lar forz-petra, n'é ket kapat da gaoud ur gaos (e)vel so gleet** : Une personne qui parle beaucoup et dit n'importe quoi, elle n'est pas capable d'avoir une conversation normale *(Lokmarïa)* ; **Se zo mad (e)vid vorz petra** : Ça c'est bon pour n'importe quoi *(Plourac'h)* ; **Ya ! Élise ra ket vorz petra zeb ! Élise hall deb toud !** : Oui ! Élise ne se tracasse pas avec ce qu'elle mange ! Élise peut tout manger ! *(Skrigneg)* ; **Ar re-yowank, forz-pet'a lakont, me gav braw !** : Les jeunes, peu importe ce qu'ils mettent, je trouve beau ! *(Skrigneg)*
- **Fout-petra** : Quoique ce soit ; **A-wechou vije berniet ar voenn, pugur vije owen dig-eñw teufe ar glô, pe an a(v)el, pe fout-petra war'nê** : Parfois on mettait le foin en tas, car on avait peur que la pluie, le vent, ou quoique ce soit ne vienne dessus *(Plouïe)*
- **Gweled petra sinifi traou** : Voir à quoi s'en tenir ; **Daw din mond dèoñ en-dro da wel petra sinifi traou !** : Il faut que je revienne à la charge pour voir à quoi m'en tenir ! *(Plonee)*
- **Ha petra goude ?** : Et puis quoi ? *(An Uhelgoat)*
- **Ha petra neuhe ?!** : Et alors quoi ?! (m-à-m. et quoi alors ?!) ; **Me oan ket dougéres ! Ha toud ar re-all a oa prest da zoiñ ! Kement hi(ni) zo 'nê ! Eh ya... Ha pet'a neuhe ?!** : Je n'étais pas enceinte ! Et toutes les autres étaient prêtes à pondre ! Toutes autant qu'elles sont ! Eh oui... Eh alors quoi ?! *(Skrigneg)*
- **Me oar petra** : Je ne sais quoi... ; **Neuhe vijes à klask kass 'naoñ kuit kwa ! Abretoc'h 'vi(d) oa sañset, me oar pet'a...** : Tu étais alors à chercher à le faire partir quoi ! Plus tôt que prévu, je ne sais quoi... *(Skrigneg)*
- **Pe betra !** : Ou quoi ! ; **Ha reiñ a rañw beb ur bann'h chistr dec'h 'benn komañs pe bet'a ?** : Et je vous donne à chacun un coup de cidre avant de commencer ou quoi ? *(Skrigneg)* ; **Ma ! Pet'a rañw ?! Pren(iñ) a rañw 'naoñ pe bet'a ?!** : Eh bien ! Qu'est-ce que je fais ?! Je l'achète ou quoi ?! *(Skrigneg)* ; **N'ounn ket pe oa gwir pe pet'a, n'oun ket bet 'è 'klask goûd !** : Je ne sais pas si c'est vrai ou quoi, je n'ai pas cherché à savoir ! *(Skrigneg)* ; **Oamp ket kap da joñjal, « daon ! » Joñjen, « daon ! Ur litrad gwin neus lakeet an doubl, pe betra ?! »** : Nous n'arrivions pas à imaginer, « dam ! » Je pensais, « dam ! C'est un litre de vin qui a mis le double (du prix), ou quoi ?! » *(Skrigneg)* ; **Pedur un devezh na tapet un dra mannaket, n'onn ket pe ur yar pe betra na tapet** : Puisqu'une fois il avait chopé quelque chose, je ne sais pas si c'était une poule qu'il avait chopée ou quoi *(Skrigneg)*
- **Petra-an-diaoul ?!** : (mais) Que diable ?! *(Ar Fouillez)*

- **Petra-ar-hast… ?!** : Putain mais qu'est-ce que… ?! / Mais que Diable ?! ; **Pet'a-'r-hast en(e) ?!** : Mais que diable se passe-t-il là ?! *(Laz)* ; **Med pet'a-ar-hast zo amañ gi-mañ ?!** : Mais putain mais qu'est-ce qui se passe ici ?! *(Landelo)* ; **Pet'a-ar-hast an-heñi (e)ma 'his-se sko 'hat, me zo (é) hond da wel** : Putain mais qu'est-ce qui frappe comme ça, je vais aller voir *(Kolloreg)*
- **Petra din-me** : Je ne sais quoi / Quoi donc ; **Petra din-me… Machen (e)vid ar, (e)vid ar petra din-me…** : Je ne sais quoi… Du machin pour le, pour le je-ne-sais-quoi… *(Plonee)* ; **Petra din-me** : Je ne sais quoi *(Motre)* ; **Ah med goud(e) v(o)a daw lakad, petra din-me ?** : Ah mais après il fallait mettre, quoi donc ? *(Pleiben)*
- **Petra neus gwraet nemed + *vb.*** : Qu'a-t-il fait si ce n'est + *vb.* ; **Aet da breniñ grilhed ar mo(d)-se, hag a oa 'hond da bisket(a) 'è, ha na ka(v)et braw 'nê 'è ha pet'a neus gwraet (ne)med leusken 'nê e(r)-maes ba i jerdrin 'è !** : Parti comme ça acheter des grillons, il allait pêcher également et il les avait trouvés beau et qu'a-t-il fait si ce n'est les laisser dehors dans son jardin également *(Skrigneg)*
- **Petra ri…** : Que veux-tu… ; **Mo(d)-se (e)ma, pet'a ri… Gwich-all vije gwraet beb-sort traou !** : C'est comme ça, qu'est-ce que tu feras… Autrefois on faisait toute sorte de choses ! *(Skrigneg)* ; **Med pet'a ri… Pugur oamp tapet barzh ur vro powr, oa renket essañ bevo memes-tra !** : Mais que veux-tu ?! Puisque nous étions pris dans un coin pauvre, il fallait quand-même essayer de vivre *(Sant-Nigouden)* ; **Pet'a ri… Ar mo(d)-se (e)ma kont ! Hag an dud n'eint ket toud meh-mod, so dishéñvel ha pep-hi(ni) deuh i vod** : Que veux-tu… C'est comme ça que ça passe ! Et les gens ne sont pas tous pareils, sont différents et chacun à sa manière *(Skrigneg)*
- **Petra rin (dit / doc'h) ?** : Que puis-je faire pour (toi / toi & vous) ; **Ah just é 'ha ! Petra rin doc'h a-walc'h ?** : Ah c'est juste ma foi ! Que puis-je faire pour toi ? *(Landelo)*
- **Petra vin-me avañsetoc'h ?** : En quoi ça m'avancera ? ; **Ha vïe mew 'tond d'ar gêr adarr(e), sete pet'a vin-me avañsetoc'h ?!** : Et il était de nouveau saoul en rentrant à la maison, en quoi donc ça m'avancera ?! *(Plonee)*
- **Petra zo kaos (?)** ['petʳəzo'koːz-s] : Ce dont il s'agit / De quoi s'agit-il ? ; **Dec'h da gompren mad pet'a zo kaos** : Pour que vous compreniez bien ce dont il s'agit *(Skrigneg)*

**PETRABES** [pe'trɑːbəz-s] : Betteraves (cf. **BETRABES)**

**PETRAMANT / PETRAMED / PETRAMOU / BETAMANT** [pe'trɑ̃mə(n/d-t/u)] [be'tɑ̃məd-t] : [***pe autramant*** 1633] ad. ; Ou alors / Ou-bien / Autrement / Sinon

**Petram é ur lon re hross é** : Ou alors c'est que l'animal est trop gros *(Plouïe)* ; **Pugur mank a ree ur lon dit 'vid ober kig petrame vïe un' evid ober laezh** : Puisque tu voulais une bête pour produire de la viande ou-bien une pour produire du lait *(Plouïe)* ; **Med alïes a-wechou vije ur vamm-gozh petram un tad-kozh ha' (e)n-im okupe deuh ar vugwale** : Mais il y avait souvent une grand-mère ou un grand-père qui s'occupaient des enfants *(Berrien)* ; **Hir é amañ da Landelo, petram da Bleiben…** : C'est long d'ici jusqu'à Landeleau, ou-bien à Pleyben… *(Plonee)* ; **Matrehe hag intentet ket mad an traou petramed laron ket mad** : Peut-être ne discernez-vous pas bien les choses ou bien je ne dis pas bien *(Plonee)*

- **Petramant daoust ma vé** : Ou-bien si jamais y en a ; **Un trokar pet(r)amant daoust ma vije, plant(añ) un tüio dê ba o goûg d'ond d'an estomog, da zigass ar c'hwe maes** : Un trocart ou-bien si jamais y en avait, leur foutre un tuyau dans le cou pour aller à l'estomac, pour expulser les flatuosités *(Skrigneg)*

**PETROL** [petrɔl] : [***petrol*** 1992] n.m. ; Pétrole

**Da-houde, gis benediksïon vije laket an tan ba'naoñ ga petrol** : Par la suite, en guise de bénédiction on y mettait le feu avec du pétrole *(An Uhelgoat)* ; **Petrol ! Beñ heñ voa ar c'harbur(an) hag ar goulou, wechou vïe ket tamm goulou, med petrol voa 'e !** : Du pétrole ! Ben c'était le carburant et la lumière, parfois il n'y avait aucune lumière, mais il y avait aussi du pétrole ! *(Plonee)* ; **Hag an arc'hant zo lakad an diaoul partoud, med bremañ n'é ket an arc'hant, ya da-heul ma peus c'hoant, med ar petrol an-hini zo deut da ve an diaoul !** : L'argent met le diable partout, mais maintenant ce n'est pas l'argent, ça vient après si tu veux, mais c'est le pétrole qui est devenu le diable ! *(Pleiben)*

**PEUC'H / POC'H / PÈC'H** [pœx-h] [pox-h] [pɛx-h] : [***peuch*** 1499] n.m. ; Paix / Silence

**Peuc'h, peuc'h, peuc'h !** : Moins de bruit, moins de bruit ! *(Landelo)* ; **Ma Doue ! Ha bremañ meus bet pèc'h 'ta !** : Mon Dieu ! Et maintenant j'ai la paix tiens ! *(Plonee)*

- (insulte) **Ah ! Ra peuc'h din ! Te zo ganet d'ar mare barzh 'n ur gozh varrikenn didalet ! Ha deut er maes deus dre doull ar bont, neu'n n'ouzes na goull na respont !** : Ah ! Fous-moi la paix ! Toi tu es né à temps dans une vieille barrique défoncée ! Et tu en es sorti par la bonde, alors tu ne connais ni demande, ni répondre ! *(Skrigneg)*
- **Kavoud peuc'h be** : Trouver paisible d'être ; **Lod houllent ket ober kujun hañ, ga(v)e peuc'h be ba'r park** : Certaines ne voulaient pas faire la cuisine hein, trouvait paisible d'être au champ *(Berrien)*
- **Otrou barner (deus) ar peuc'h** : Monsieur le juge de paix ; **Devezh mad dec'h otro berner deus ar peuc'h, e(rr)o on da gerc'h(ed) ma disglai ma lesket amañ dec'h** : Bonjour monsieur le juge de paix, je suis venu chercher mon parapluie que j'avais laissé ici hier *(Ponvel)* ; **Devezh mad, otrou ba(r)ner ar poc'h !** : Bonjour monsieur le juge de paix *(Kleden)*
- **Roiñ peuc'h** : Foutre la paix / Laisser tranquille / Se taire ; **Ro peuc'h ! Ma-kas libaner !** : La paix ! Espèce de pleurnichard ! *(Plouïe)* ; **Eh ! Me lar dit ! Me ma gwraet mod-mañ daoñ, lar(e)d daoñ reiñ peuc'h ! O(be)r ur gwï war i deod !** : Eh ! Je peux te dire ! Je lui avais fait comme-ci, je lui avais dit de se taire ! Lui tordre la langue ! *(Skrigneg)* ; **Oh !!!!!! Roet peuc'h !!! Paien mil-milliged ! C'hwi 'h ey war ar beg forc'h an Diaoul (a-)walc'h 'ta, deus an ivern 'h et da zeviñ !!** : Oh !!!!!! Taisez-vous ! Païen mille fois maudits ! Vous irez sur la pointe de la fourche du Diable tiens, vous irez brûler en enfer !! *(An Uhelgoat)* ; **Oh !!! Jilowet ket (a)naoñ ! Rôet peuc'h ha cherret ho tiskouarn, Intron-Varïa** : Oh !!! Ne l'écoutez pas ! Taisez-vous et fermez vos oreilles,

Vierge Marie *(An Uhelgoat)* ; **Oh !! Paotr, ret ket peuc'h !** : Oh !! Garçon, vous ne vous tairez pas ! *(An Uhelgoat)* ; **Ale-ale ! Roêt peuc'h din ! Deskiñ (a)han(o)h da labourad neugn gwraet 'e !** : Allez-allez ! Laissez-moi tranquille ! Elles vous ont aussi appris à travailler ! *(Plonee)* ; **Ah bah-bah-bah ! Oh bah ! Peuc'h bremañ ! Ale ! Eh ! Kanet ur son ha rôet peuc'h !** : Ah pfff !!!! Oh pff ! Maintenant silence ! Allez ! Eh ! Chantez une chanson et taisez-vous ! *(Skrigneg)*

- **Sin ar peuc'h** : Signer l'acte de paix ; **Deut é da sin ar peuc'h** : Il est venu signer la paix *(Plouïe)* ; **Me ya da frigass ar re-he toud hag a signin neu'n ar peuc'h gante ha toud ar voutik hag a vo echou** : Je vais tous les écrabouiller et je signerai alors la paix et tout le bordel, et ce sera terminé *(Plonee)*

**PEUK** [pøk] : [***peucq*** 1732] n.m. (pl. **-ou** ['pøku]) ; Grosse toue

**Paket ar grom, ar peuk !** : J'ai attrapé la gourme, la grosse toue ! *(Poullaouen)* ; **Ar peuk so gante toud walc'h !** : Ils ont tous la toue *(Poullaouen)*

**PEUKAD** ['pøkəd-t] : [***peukañ*** 1927] vb. ; Tousser

**Tapet on ga'r pas hag a vên à peukad kalz** : Je suis pris par la toux et je tousse beaucoup *(Skrigneg)* ; **Pa visen é peukad, ma mamm lake ur palastr war ma feultrin** : Quand je toussais, ma mère m'appliquait un emplâtre sur le torse *(Plouïe)*

**PEUL** [pø:l] : [***peul*** 1499] n.m. (pl. **-iou** ['pølju]) ; Pieu / Poteau / **PEULIG** ['pø:lig-k] : Petit pieu / Petit poteau

**Tennet oa war ar machin, aet oa ar peulig war an trotouar** : On avait tiré sur le machin, le petit pieu était tombé sur le trottoir *(Plonee)*

- **Peul-koat** : Pieu en bois / Pieu de charrette ; **Hem(añ) oa sañs(et) ar moell ha vise daw dê tenn(añ) (a)nê beb ar mar(e) d(a) lakad lard dê ha vis(e) lesk(et) ar brankariou war an douar ha ga'r peul-koat, c'hwi dennè** : C'était censément le moyeu et il fallait les extraire une fois le temps pour les graisser et on laissait les brancards sur le sol, munis d'un pieu de charrette, vous les extrayiez *(Kareis)*

**PEULTRIN** ['pœltrin] : [***peltrin*** 1499 ; ***peultrin*** XVI[e]] n.m. (pl. **-ou** [pœl'trinu]) ; Poitrine / Poitrail / Torse (cf. **BRUCHED**)

**Pa visen é peukad, ma mamm lake ur palastr war ma feultrin** : Quand je toussais, ma mère m'appliquait un emplâtre sur le torse *(Plouïe)* ; **Ur veukenn, peultrin ha talier savet** : Une belle femme, poitrail et croupe levés *(Poullaouen)*

**PEURACHENN / PEURAJENN** [pœ'raʃən] [pœ'rɑ:ʒən] : [***pérage*** 1723] n.f. (pl. **-ou** [pœra'ʃɛnu]) ; Pâturage / Pâture (cf. **PATURAJENN**)

**An annoarésed vije sa(v)et ba ur feurm-all ha erruign neu'n tro eizh mis, naw mis ba ur beurajenn tal-kichenn ar stabul** : Les génisses étaient élevées dans une autre ferme et elles arrivaient alors aux environs de huit mois, neuf mois dans une pâture près de la stabulation *(Kallag)*

**PEURBADELEZH** [pœrba'de:ləz-s] : [***peûr-badélez*** 1821] n.f. ; Éternité (religieux)

**D'an ivern (e)vid ar beurbadelezh** : En enfer pour l'éternité *(An Uhelgoat)*

**PEURBLANTAÑ** [pœr'blɑ̃ntə] : vb. ; Finir d'enterrer / Enterrer complètement (cf. **PLANTAÑ**)

**Bremañ 'h añw da beurblantañ 'naoñ** : Je vais maintenant finir de l'enterrer *(Poullaouen)*

**PEURIÑ** ['pø:ri] [pø:j] : [***peury*** 1732] vb. & n. vb. ; Paître / & Pâture

**Vïe ket kalz traou da beuriñ** : Il n'y avait pas grand-chose à paître *(Plouïe)* ; **Ene zo peuriñ memes-tra** : Là y a quand-même de la pâture *(Skrigneg)* ; **Mond (a) ra-hè da beuriñ war 'n tirien ah(e) gis-s(e)** : Elles vont paître là sur le sécheron *(Kleden)* ; **Ah nann ! Mar teue glô ar peuriñ teue d'en-dro (a)darre** : Ah non ! Si la pluie venait la pâture revenait *(Berrien)* ; **Brêet ar peuriñ ha an dud oa aet droug barzh enne** : La pâture était défoncée et les gens s'étaient mis en colère *(Poullaouen)* ; **Ah toud 'ha ! Pezh a hallegn o(be)r ha peuriñ, ya-ya !** : Ah tout ma foi ! Ce qu'elles pouvaient faire et paître, oui-oui ! *(Sant-Nigouden)* ; **An dra-he é ar melchen-koat ! Ba-mesk ar peuriñ !** : Ça c'était le trèfle rampant ! Parmi la pâture ! *(Skrigneg)* ; **Kenkent vïent digoueet ba'r penn, ar re-m(añ) 'n-im lake dé grign(añ), dé beur' ma vïe yeot** : Aussitôt qu'ils étaient arrivés au bout, ils se mettaient à grignoter, à paître s'il y avait de l'herbe *(Speied)* ; **War-lerc'h ar voenn vïent kass(e)t dé beuriñ ba'r parkeier** : Après la fenaison on les envoyait paître dans les champs *(Karais)* ; **War-lerc'h oamp aretet memes, vis(e) kass(et) ar saout da beuriñ ba'r prajeier** : Après nous avions même arrêté, on envoyait les vaches paître dans les prés *(Kergloff)* ; **War-lerc'h ar voenn oa deut ar peu(r)iñ war i gis ha ma ka(v)et 'nê maes 'peu(r)ed** : La pâture était revenue après la fenaison et je les avais trouvées en train de paître *(Kareis)* ; **Lann vise pilet dê ba'r goañw ! D'azeleg ar mis-tu ah(e) ! D'azaleg ar mar(e)-m(añ) ! Vïe ket peuriñ kin, vise pilet lann dê** : On leur concassait de l'ajonc l'hiver ! Là à partir du mois de novembre ! À partir de cette époque-ci ! Il n'y avait plus de pâture, on leur concassait de l'ajonc *(Kareis)* ; **Ma vis(e) ur bla'ezh-sec'hour, wechou vise moien da lak(ad) ar saout barzh-enne hag ar reñ-s(e) beurè toud ar reñ-s(e)** : Si c'était une année de sécheresse, parfois on pouvait y mettre les vaches et elles les paissaient toutes (prairies) *(Kareis)* ; **Oh nann amañ oa despunet foenn da gass dê (e)vid chikour anê, vê ket dihanet ken vije deut ar peuriñ ba an douar adarr(e)** : Oh non, ici on a collecté du foin pour leur envoyer pour les aider, on n'a pas arrêté jusqu'à ce que le terrain soit de nouveau en pâture *(Plouïe)* ; **É peuriñ melchen (e)ma ar veuc'h** : La vache paît du trèfle *(Lannedern)* ; **Med ar re-s(e) beure penn-àr-benn ha benn nïent gwraet tro ar park ar re-he vïe leun o c'hov d'ond d'ar c'hrow** : Mais elles paissaient de bout en

bout et d'ici à ce qu'elles aient fait le tour du champ elles avaient le ventre rempli pour venir à la crèche *(Sant-Wazheg)* ; **Sec'hor mis-meurzh, peuriñ ba mis-ebrel, ba'h mis-c'hwewrer ha sort e-bed ba mis-meurzh !** : La sécheresse du mois de mars, pâture au mois d'avril, au mois de février et rien du tout au mois de mars *(Berrien)* ; **Ar bïou-laezh a'h ee-maes da beuriñ ha pass da beuriñ ba-lec'h vise mann e-bed ba'r park** : Les vaches à lait sortaient paître et pas là où il n'y avait rien dans le champ *(Ponvel)*

**PEUR-REST** [pø'rest] : [***peurrest*** 1931] n.m. ; Reste (tout le reste)

**Sete ma taolet ar peur-rest war ar bern teil** : J'avais donc jeté tout le reste sur le tas de fumier *(An Uhelgoat)* ; **Hei laro doc'h bremañ pe-sort mod é ar peur-rest...** : Elle vous dira maintenant comment c'est tout le reste... *(Plonee)* ; **Oh ! P(a) ho bilhejou barzh da assïed, tap un' ha leusk ar peur-rest ga'r person !** : Oh ! Lorsque tu auras des billets dans ton assiette, prends-en un et laisse tout le reste au recteur ! *(Skrigneg)* ; **Ar meurb vis(e) gwraet kontuni ga delc'h-derw, ar peur-rest vis(e) troc'het ha 'h ee ba'n tan** : On faisait continuellement les meubles en cœur de chêne, tout le reste était coupé et allait au feu *(Kleden)* ; **Ar gwinizh, lod vïe gwerzh(e)t d'ober bar(a) ha lod-all vis(e) kass(e)t d'ar boloñjer ha vïe rôet boniou-bar(a) daoñ, ar peur-rest vïe gwerzhet** : Le blé, on en vendait une partie pour faire du pain, on apportait une autre au boulanger et on lui donnait des bons de pain, tout le reste était vendu *(Lannedern)* ; **Sur ya ! Debet an amann, vise laket war ar bara ! Go(ude)-se toud ar peur-rest vis(e) gwerzh(et), pezh oa ket emm vis(e) gwerzh(et) d'ar marc'hadour bassee ur wech ar si(zhu)n, war ar maes** : Certainement oui ! Le beurre était mangé, on le mettait sur le pain ! Ensuite toute le reste était vendu, on vendait ce dont on n'avait pas besoin au marchand qui passait une fois par semaine, à la campagne *(Plonee)* ; **Deuh ar c'hostennou ! Hag ar peur-rest neu'n, gwich-ell vïe gwraet frikou pe-moc'h ga'r fweskennou ha 'benn vïe gwraet frikou pe-moc'h ha ràet un tamm d'an dud barzh kêr, ba peb ti ha chome ket kaz hañi-bevin kin** : Des côtes ! Et alors tout le reste, autrefois on faisait le festin du cochon avec les jambons et quand on faisait le festin et donnait un peu aux gens dans le village, dans chaque maison, il ne restait plus beaucoup de maigre *(Kallag)*

**PEURZH** [pœrz-s] [pørz-s] : [vx. br. ***perth*** ; ***perz*** 1519] n.m. (pl. **peurjou** ['pœrʒu]) ; Partie

✗ *m. comp.* : ***a-beurzh*** ; *syn.* : ***lodenn, parti***

**Kemer peurzh ba traou ar re-all** : Prendre parti dans les affaires des autres *(Poullaouen)*

- **Deus peurzh ar gouarnamant** : Aux ordres du gouvernement ; **Ar re-he zo deus peurzh ar gouarnamant !** : Ils sont aux ordres du gouvernement ! *(Poullaouen)*
- **Deus peurzh *ub.*** : De par *qqn.* / De la part de *qqn.* / Du fait de *qqn.* ; **Douzh i beurzh** : De sa part *(Plonee)* ; **N'é ket deus ma feurzh** : Ce n'est pas de mon fait *(Sant-Serves)* ; **Peus ket yir ? Douzh ho peurzh a chomint bew toud ahe** : Tu n'as pas de poules ! De par vous elles resteront toutes en vie là *(Plonee)*

**PEURZIBIÑ / PEURDIBIÑ** [pør'ziːbi] [pør'diːb(i)] : [***peur-zibri*** 1732] vb. ; Finir de manger

**Mond a rañw da beurdibiñ ma lein bremañ !** : Je vais maintenant finir de manger mon repas (de midi) *(Skrigneg)* ; **Brem(añ) 'h an da beurdibiñ ma mer(e)nn** : Je vais maintenant finir de manger mon quatre-heures *(Skrigneg)* ; **Wichou pa teue tud, eh beñ vijes 'tibiñ hag a'h aretes, pa vent aet-kuit a lær(e)s : « Bremañ 'h añw da beurdibiñ ma lein »** : Parfois lorsque des gens venaient, eh ben tu mangeais et tu t'arrêtais, lorsqu'ils partaient tu disais : « Je vais finir de manger mon repas (de midi) » *(Skrigneg)* ; **É red dê echü(iñ), peurdib, deb un tamm yeot treut, ma'hat ree vad d'o estom(o)g pe un dra menneg ar mo(d)-s(e)** : Il leur faut finir, finir de manger, manger un peu d'herbe desséchée, ça leur faisait du bien à l'estomac ou quelque chose du genre *(Kleden)*

**PEUR-ZORN** [pør'zɔ̀rn] : [***peur-zourn*** 1890] n.m. ; (repas de) Fin de battage

**PEUS-BRAS** [pøz'brɑːz-s] : ad. ; Relativement grand (-e)

**Barbioles oa kignes a-bred, re peus-bras, gou(de)-se zo skeres neuh(e), 'r re-h(e) zo kignes tre, re lostou berr** : Les « barbioles » étaient des cerises relativement hâtives, de relativement grandes, ensuite il y a alors des cerises, elles sont tout à fait des cerises, à queue courte *(Laz)*

**PEUS-DIVÊD** [pøzdi'vèːd-t] : ad. ; Relativement tard

**Deut oa peus-divêd, deut 'oa sur, oh ya ! 55 'barzh é bet les(k) ar saout maes da nos ingal** : C'était arrivé relativement tard, c'était arrivé sûrement, oh oui ! En 55 avant que les vaches ne furent laissées dehors la nuit régulièrement *(Laz)* ; **Bet meus bet deusket an dra-h(e) peus-divêd, daoust (ha)g-eñ neus-hègn ar bragou tal-karr 'taw ar vartoloded ? N'ouzon ket (aha)naon...** : J'ai appris ça relativement tard, les marins ont-ils toujours le pantalon à pont ? Je ne sais pas... *(Laz)*

**PEUS-FALL** [pøs'fal] : ad. ; Relativement mauvais (-e)

**Beñ ar lann vis(e) lak(et) kontuni ba-lec'h oa ket kalz kourr(e), douar peus-fall, ba-lec'h oa ket voien kàer dé gaoud traou-ell, petram sterd dé labour(a)d, vis(e) lak(et) lann** : Ben on mettait continuellement l'ajonc là où il n'y avait pas beaucoup d'argile, de la terre relativement mauvaise, là où on ne pouvait pas vraiment avoir autre chose, sinon dure à travailler, on mettait de l'ajonc *(Kleden)*

**PEUS-FOUNNUS** [pøs'fu.nʸz-s] : ad. ; Relativement rapidement

- **Mond d'an traoñ ga *ub.*** : Être renversé par *qqn.* ; **Ha mond a ret d'an traoñ ga ur veuc'h peus-founnus heñ !** : Et tu es relativement rapidement renversé par une vache hein !

**PEUS-KALED** [pøs'kɑ:l(əd-t)] : ad. ; Relativement dur (-e) / & Pas qu'un peu

**Oh yè ! Brakonerien zo bet 'vi(d) ar wech toud heñ ! Peus-kaled memes !** : Oh oui ! Il y a toujours eu des braconniers hein ! Pas qu'un peu même ! *(Laz)* ; **Ha heñ oa brakonier ga neubeud en-dro d'ar vorc'h ah(e), ar re-h(e) oa tud peus-kal' heñ ! Diwall !** : Et il était braconnier avec quelques-uns là autours du bourg, c'étaient des gens relativement durs hein ! Attention ! *(Laz)*

**PEUS-KOZH** [pøs'ko:z-s] : ad. ; Relativement vieux (/vieille)

**Oh ! Un dra meus klêt Chob Ster 'lar(e)d 'benn oa deut-heñw peus-kozh** : Ça, j'ai entendu Robert Ster le dire quand il était devenu relativement âgé *(Laz)* ; **Me(d) 'benn oain mouss ah(e), ar re-h(e) vïe tapet ahe, 'benn vïent deut peus-kozh, ale ! Poent é degaj(iñ) !** : Mais quand j'étais môme là, on les attrapait là, quand elles étaient devenues relativement vieille, allez ! Il est temps de dégager ! *(Laz)*

**PEUS-LEIN** [pøz'lɛjn] [pøz'lɛɲ] : [***peuz-lein*** 1983] n.m. ; Vers midi (avant) / Sur le coup de midi

**PEUS-NEVE** [pøz'ne:(ve)] : [***peusnewez*** 1992] ad. ; Presque neuf (-ve)

**Oa-hi peus-ne(ve), ur valc'h peus-ne(ve), seto ree droug daoñ chet(añ) (a)nèi dé val(e) 'è ha na soud(et)-hei** : Elle était presque neuve, une faux presque neuve, ça lui faisait donc aussi mal de la bazarder, ainsi il la souda *(Kleden)*

**PEUS-NOS** [pøz'no(:)z-s] : [***peuznoz*** 1931] n.f. ; Vers le soir / Crépuscule / Nuit tombante (cf. **CHERR-NOS**)

**PEUS-POUNNER** [pøs'pu:nər] : ad. ; Relativement lourd

**Peus-pounner oa ar paner** : Le panier était relativement lourd *(Laz)*

**PEUS-SOLUD** [pø'so:lyd-t] : ad. ; Relativement solide

✗ *cf.* : ***solud***

**Memes ga laezh é daw dèoñ be peus-solud, pugur 'benn (ar)c'hoazh, n'é ket daw dèoñ be 'ho(r)tos la 'o brilhant ar sitüassïon** : Même avec du lait il faut qu'il soit relativement solide, puisque demain, il ne faut pas qu'il s'attende à ce que la situation soit brillante *(Lannedern)*

**PEUS-SOVAJ** [pøs'so:(v)əʒ-ʃ] : ad. ; Passablement sauvage

**Lod deu(h) ar saout matreh(e), peus-so'aj matreh(e)** : Certaines vaches peut-être et peut-être passablement sauvage *(Laz)*

**PEUS-YOWANK** [pøz'jowɑ̃ŋk] : [***peusyaouank*** 1992] ad. ; Relativement jeune

**Joñj meus deus ur missioner peus-yowank** : Je me rappelle d'un missionnaire relativement jeune *(An Uhelgoat)* ; **Memes-mod 'è, me meus joñj doc'h an dra-se, oan peus-yowank, oan bet ga mé dad ba-en(e) 'chikour (a)nê war un dra menneg** : Pareillement, je me rappelle de ça, j'étais relativement jeune, j'y étais allé avec mon père les aider à quelque chose *(Kleden)*

**PEVAR / PE'R** ['pɛ:(va)r] : [vx. br. ***petguar*** ; ***peuar*** 1499] nombre devant n.m. ; Quatre / & n.f. ; Quatrième ; **PEDER / PIDER** ['pe:dər] ['pi:dər] : nombre devant n.f. ; Quatre

**Pe'r real** : Quatre réaux (= 1 franc) *(Plouïe)* ; **Meus kime pevar bugwal** : Je n'ai que quatre enfants *(Plouïe)* ; **Pe(va)r geseg vise laket war an ar** : On mettait quatre chevaux à la charrue *(Berrien)* ; **Ha hezh na peder merc'h ha pe'r baotr** : Il avait quatre filles et quatre garçons *(Landelo)* ; **Diw zorgnad-linad (a)ssames ga pider batatesenn** : Deux poignées d'ortie avec quatre patates *(Skrigneg)* ; **Me zo ganet d'ar be(va)r war'n-ugent a vis-ar-voennou, mil naw-c'hant tri-ha-tregont** : Je suis née le vingt-quatre juillet mille neuf cent trente-trois *(Skrigneg)* ; **Goud(e)-se ma gwas oa 'h essañ lak aha(n)on da ziskiñ c'hoazh, pugur vije emm un' d'o(be)r ar bevar** : Ensuite mon mari essaya encore de me faire apprendre, puisqu'on avait besoin d'un pour faire le quatrième *(Skrigneg)*

- **In tri-ha-pevar** : En trois et quatre ; **Honn(e)zh zo ur gavotenn in tri-ha-pevar (iv)è med un tri-ha-pevar ha n'é ket braw da gontañ, kar gan ar pajou chassees da dro(a)d klei deus an tamm dow hag an tamm pevar** : Ce n'est une gavotte en trois-et-quatre non-plus mais une trois-et-quatre qui n'est pas facile à compter car pour tes pas tu chasses ton pied gauche au deuxième et au quatrième temps *(Plourac'h)*
- **Pedi'r** [pe'di:r] (de **peder-eur**) : Quatre-heures ; **Divunet oa 'tro pedi'r** [pe'di:r] **deuh ar mintin** : Il était réveillé vers quatre-heures du matin *(Berrien)* ; **Pass dond a-raog pedi'r** [pe'di:r] **deus an a(b)ard'he !** : Ne viens pas avant quatre-heures de l'après-midi ! *(Laz)* ; **Da bedi'r** [be'di:r] **é mer(e)nn** : À quatre-heures c'est le goûté *(Lannedern)*

**PEVARE / PENVARE** [pe'vɑ:r(ə)] [pen'vɑ:r(ə)] : [***pe vare*** 1931] pron. interr. ; Quand (cf. **PEDAVARE**)

**Penvar' zigouev an dra-he ?** : Quand est-ce que ça se produit ? *(Kleden)* ; **Pevar' ?** : Quand ? *(Lannedern)* ; **Pevar' on ganet ? An de-kentañ d'a vis-fer *1933*** : Quand suis-je né ? Le premier jour du mois de février 1933 *(Laz)* ; **Meus ket choñj (aha)non penvar' oa komañset d'o(be)r ga traou-all** : Je ne me rappelle pas quand on avait commencé à utiliser autre chose *(Sant-Wazheg)* ; **C'hwi laro penvar' vêh prest !** : Tu me diras quand tu seras prêt ! *(Kleden)*

- **A-bénn pevare** : Quand est-ce que ; **'Bénn pevar' zigasso-hègn an taolio ?** : Quand est-ce qu'ils amèneront les tables ? *(Laz)*

**PEVAR-UGENT** [pɛr'y:gən-t] ['pɛ:rjən] : nombre ; Quatre-vingts

**Ouzhpenn pevar-ugent oa 'benn oa marw** : Elle avait plus de quatre-vingts quand elle était morte *(Skrigneg)* ; **Ha 'benn ar fin neu'n oa ka(v)et un test, heñ oa pe(va)r ha pe(va)r-ugent sete oa kemed ur bla koshoc'h evid a'h on bremañ neuhe** : Et pour finir alors on trouva un témoin, il avait quatre-vingt-quatre donc il n'était que d'un an plus âgé que je le suis alors maintenant *(Ponvel)* ; **An dra-se ree tost da be(va)r-ugent la deja heñ** : Ça faisait déjà près de quatre-vingts ans hein *(Ponvel)* ; **P(a) oan aet ar wech kentañ ba'n avïon goude, ba'r blavechou pe(va)r-ugent ka(s)imant-sur** : Lorsque je suis allée pour la première fois dans l'avion après, dans les années quatre-vingt quasiment sûr *(Skrigneg)* ; **Naonteg la ha pe(va)r-(ug)ent** ['nõntəgla a 'pɛ:rjən] : Quatre-vingt dix-neuf ans *(Kergrist)* ; **Med ar mab-bihen so un' hag a vije bet bremañ pevar-ugent la** : Mais le petit fils aurait maintenant quatre-vingts ans *(Skrigneg)*

**PEVARVED / PERVED** ['pɛ̀rvəd-t] : [***pévarvet*** 1732] ad. num. ord. ; Quatrième

**(A-)benn ar pe'rved (devezh) oa vaet da zigass an dow vri-lous d'ar gêr** : Pour le quatrième (jour) les deux dindons étaient de retour à la maison *(Kleden)* ; **Ha raog mond d'ar bresel nagn gwraet ar be'rved !** : Et avant de partir à la guerre, ils avaient fait le quatrième (enfant) *(Karnod)*

**PEVARZEG / PAVARZEG / PARZEG** [pɛ'varzəg-k] [pa'varzəg-k] ['parzɛg-k] : [***peuarzec*** 1499] nombre ; Quatorze

**P'arzeg a vugale** : Quatorze enfants *(Berrien)* ; **Ar bresel kentañ, ar p'arzeg/triwec'h** ['parzɛk 'tri:wəh] : La première guerre, la quatorze/dix-huit *(Skrigneg)* ; **Matrehe voa dowzeg pe trizeg vla bennaket, pe pevarzeg** : Il avait peut-être douze ou treize et quelques années, ou quatorze *(Plonee)* ; **Ar pellañ meus gall(et) kleo kaos petramed kaoud da lenn diwar maner ar Rusquec é tro ar bla(v)ezh pevarzeg-kant ugent, pe tregont** : Le plus loin que j'ai pu entendre ou-bien lire sur le manoir du Rusquec date des alentours de l'an quatorze-cent-vingt, ou trente *(Landelo)*

**PEVARZEGVED / PARZEGVED** [pɛvar'zegvəd-t] [par'zəgvəd-t] : [***peuardecuet*** 1499] n.f. ; Quatorzième

**Ar b'arzegved a oa** : C'était le quatorzième *(Berrien)*

**PEZH** [pe:z-s] : [***pez*** 1834] pron. interrog. ; Quel

**Re war-dro amañ v(o)a bet eñvañtet ga'n... Pezh-ano ?** : Celle des alentours ici furent inventées par... Quel nom ? *(Pleiben)*

**PEZH / PEJ / PIZH** [pe:z-s] [peʒ-ʃ] [pi:z-s] : [***pez*** 1499] n.m. (pl. **pechou** ['peʃu] **pejou** ['pe:ʒu]) ; Part / Pièce / (devant un nom) Grand / (devant un verbe) Ce (que / qui) (cf. **PEJAD** ; **PEJENN**)

**Pezh a houien laren** : Je disais ce que je savais *(Skrigneg)* ; **Hag ar pezh oa kurïus...** : Et ce qui était curieux... *(Lannedern)* ; **Pezh a oa digoueet barzh du-mañ** : Ce qui était arrivé chez moi *(Skrigneg)* ; **Hag ar pezh a ma gwraet é lak anaoñ da gondüiñ !** : Et ce que j'ai fait, c'est de le faire conduire ! *(Skrigneg)* ; **Hag vije rôet un assïed dê ha boued e-barzh, pezh a vije** : Et on leur donnait une assiette contenant de la nourriture, ce qu'il y avait *(Skrigneg)* ; **Sañset oah da roïñ 'n-dro ar pezh pis(e) bet** : Vous étiez censés redonner ce que vous aviez eu *(Sant-Wazheg)* ; **D'an ampoent-te an dud lake patates *Abondance* hag ar re-he oa pechou traou, ahe oa d'ar moc'h !** : En ce temps-là les gens mettaient des patates Abondance, c'étaient des grosses, là c'était pour les cochons ! *(Berrien)* ; **Deus an hini nise ur pezh kov vise laret : sell 'ta e gov-barrikenn** : De celui qui avait un gros ventre on disait : regarde donc son ventre de barrique *(Skrigneg)* ; **Pezh ma gwraet** : Ce que j'avais fait *(Poullaouen)* ; **Vije gwraet ur pizh tantad neuhe da zeviñ (a)nê** : On faisait alors une grande flambée pour les brûler *(Skrigneg)* ; **Gast ! Ha deut ur pezh-owr dèoñ da-beked ahe c'hoazh** : Putain ! Et voilà qu'une pièce d'or fit son apparition jusque-là *(Plonee)* ; **Neuhe é daw din roiñ ur pezh-owr doc'h ahe 'e** : Il faut donc également que je te donne une pièce d'or là *(Plonee)* ; **Gwraet ur pezh rampadenn ken neus dihaoliatet e vragou** : Il a fait un tel écart de jambes qu'il a déchiré son pantalon à l'entrejambe *(Poullaouen)* ; **Hag ur pezh koat da dreusiñ a vise** : Et il y avait un gros bout de bois qui traversait *(Berrien)* ; **Hag pé oa deut oa deut ur pezh paotr pihen hag e-se tou'n dud oa kontant neu'n** : Et lorsqu'il vint ce fut un beau petit garçon et donc tout le monde était alors content *(Sant-Hern)* ; **Den e-bed n'é bet prenet gan pezh so bet leusket** : Personne n'a été acheté avec ce qu'on a laissé *(Kalaner)* ; **Me(d) d'ar mar(e)-t(e) oa ket difissil an dud ! Ha red vis(e) dac'h lak ar pezh a ga(v)èh, ar pezh a pa !** : Mais à cette époque-là, les gens n'étaient pas difficiles ! Il vous fallait mettre ce que vous trouviez, ce que vous aviez ! (vêtements) *(Kareis)* ; **Pet(r)a vis(e) debet ? Beñ... Pezh a vis(e) zigoueè d'o(be)r pet(r)a !** : Que mangeait-on ? – Ben... Ce qu'il y avait qu'il arrivait de faire *(Sant-Wazheg)* ; **Joñj meus bet klêt lared lar ba Kerbrad vïe sallet ar pezh amann 'ha ken vïe koueet neu'n war'naoñ, ar mod-se vïe ket debet kalz** : Je me rappelle avoir entendu dire qu'à Kerbrat on salait le beurre ma foi jusqu'à ce qu'il tombe dessus, comme ça on n'en mangeait pas beaucoup *(Plouïe)* ; **Med, ar pezh a vo ba'n dent memes-tra mo droad da zebiñ ? Pezh jomo ba ma dent !** : Mais, j'aurais quand-même le droit de manger ce qu'il y aura dans les dents ? Ce qui restera dans mes dents ! *(An Uhelgoat)* ; **Ah nondedïe !!! Ha yoñw ket da labourad ti un dèn hag a reproch dé mé merc'h pezh zeb, pezh meus laket dèi ba hi flad !** : Ah nom de Dieu ! Je ne vais pas travailler chez une personne qui reproche à ma fille ce qu'elle mange, ce que je lui mets dans sa gamelle ! *(Sant-Wazheg)* ; **Vije ket lakeet koat, koat pejou-koat !** : On ne mettait pas du bois, du bois des gros bouts de bois ! *(Skrigneg)* ; **Deuet oa ur pezh malisenn vras da-beked ar vardell deus ar puñs** : Une énorme valise remonta jusqu' à la margelle du puits *(An Uhelgoat)* ; **Hezh a lare vorz-pet(r)a ! Pezh teu ba i benn !** : Il dit n'importe quoi ! Ce qui lui vient à la tête ! *(Skrigneg)* ; **Ha vije erc'hent ganemp ba'r c'hamioñ in *liquide* ba pochoniou, leun ! Pejou ha moni ha beb-sort** : Et nous avions de

l'argent dans le camion en liquide dans des pochons, remplis ! Des pièces, de la monnaie, de toute sorte *(Karnod)* ; **Vé ket mad da *ub.*** : Ça ne convient (généralement) pas à *qqn.* ; **Hezh so un dèn tàer ha n'eus keme(d) ar pezh a joñj 'gement zo mad ! Pezh a joñj ar re-all, pe pezh a lar ar re-all, vé ket mad daoñ !** : C'est quelqu'un d'irascible, il n'y a que ce qu'il pense qui est bon ! Ce que les autres pensent, ou ce que les autres disent, ça ne lui convient pas ! *(Skrigneg)*

- **Ale ! Chechet war ar pezh so !** : Allez ! Servez-vous ! (bon appétit) *(Skrigneg)*
- **Ar pezh so d'ober** : Ce qu'il y a à faire ; **Ha mamp gwraet ar mod-all neuhe, ar pezh oa d'ober** : Et nous avions alors fait autrement, ce qu'il fallait faire *(Skrigneg)*
- **Ar pezh vé c'hoant** : Ce qu'on veut ; **Se zo kaos a laron war ar paper vé braw merkañ ar pezh a vé c'hoant !** : C'est pourquoi je dis que sur le papier, c'est facile de marquer ce qu'on veut ! *(Skrigneg)*
- **Ba ur pezh** : D'une pièce ; **Ha red vis(e) dac'h kaoud ur pezh koat da zond 'lesse a-peu-prè, da zond am(añ) 'è, toud ba ur pezh !** : Et il vous fallait avoir gros bout de bois pour venir de là à-peu-près, pour venir ici également, tout d'une pièce ! *(Kareis)* ; **An dra-se oa toud ba ur pezh, d'azaleg alesse ha da-beked am(añ) ! Ar brankariou vise gwraet deus an dra-se** : C'était tout d'une pièce, à partir de là et jusqu'ici ! On appelait ça les brancards *(Kareis)*
- **En e bezh (/ he fezh)** : Entier (/entière) ; **Meus ket joñj kin pe-naos oa ar son en hi vezh** : Je ne me rappelle plus comment la chanson était en entier *(Skrigneg)* ; **Ar pitrabes d'ar c'heseg vije roet en o bezh hañ ! D'ar c'heseg vije ket roet pitrabes troc'het hañ !** : On donnait les betteraves entières aux chevaux hein ! On ne donnait pas de betteraves coupées aux chevaux hein ! *(Berrien)*
- **Leskel ur pezh bramm** : Lâcher un gros pet ; **Leskel ur pezh bramm war ar pladad-bleud ha kassed an hanter-lod da vale !** : Lâcher un gros pet sur l'assiettée de farine et en chasser la moitié ! *(Poullaouen)*
- **Med ar pezh oa memes-tra** : Mais malgré tout *(Plouïe)*
- **Mell-pezh** : Énorme / Très gros (-se) ; **Ur mell-pezh tra ! Ar vag divêd zo bet war ar stêr-vras 'e** : Une énorme chose ! Également le dernier bateau qu'il y a eu sur le canal *(Pleiben)*
- **Ober *udb.* en e bezh** : (re)Faire *qqchose* entièrement ; **Ah beñ c'hwec'h la omp bet padet memes-tra, meump gwraet ar chapel en he vezh hag ur chapel gàer é bremañ !** : Eh ben nous avons quand-même tenu six ans, nous avons entièrement refait la chapelle et c'est maintenant une belle chapelle *(Skrigneg)*
- **Pezh (a) faot** : Ce qu'il faut ; **Gwraet meus toud pezh faot** : J'ai fait tout ce qu'il faut *(Laz)*
- **Pejou potoiou** : De sacrés poteaux ; **Sete war-lerc'h an tamm plous-se neuhe vije laket a-dreus, mo(d)-se oa pejou potoiou, mé-keres hag a'h ee warne hag a vije sterdet** : Et donc après cette paille-là on plaçait en travers, il y avait comme ça d'énormes poteaux, si tu préfères, qui allaient dessus et on serrait *(Skrigneg)*
- **Pezh é** : En fait ; **Pezh oa, amañ ma zad na bet disket 'ha(n)on d'o(be)r ar vagod ha mim reemp ket traou, vije gwraet vagod-kempenn** : En fait, ici mon père m'a appris à faire les fagots et nous ne faisions pas, on faisait des fagots propres *(Pluskelleg)*
- **Pezh-mell** : Énorme / Très gros (-se) ; **A-drañw ar puñs oa ur pezh-mell men sanket un tamm ba'n douar** : Derrière le puits se trouvait une très grosse pierre un peu enfoncée dans le sol *(Lokmarïa)*
- **Pezh-meurbl** : Meuble ; **Ur pezh-meurp** : Un meuble *(Kergrist)*
- **Pezh owr** : Pièce d'or ; **Ma ràon pemp pezh owr dèoñ matresse refeh (a)nèoñ din ?** : Si je vous donne cinq pièces d'or pour lui peut-être me le donnerez-vous ? *(Lokered)*
- **Pezh sell + vb** : En ce qui concerne de : **Pezh sell mond d'ar skol oa ket gwal vraw demp pegur pell oamp deuh ar skol** : En ce qui concerne d'aller à l'école ce n'était pas super pour nous puisque nous étions loin de l'école *(Skrigneg)*
- **Pezh zo** : De ce qu'il y a ; **Preparet oa un tamm amann, un toullad vïou pezh a oa** : On préparait un peu de beurre, ce qu'il y avait d'œufs *(Skrigneg)* ; **Med pezh oa oa laket toud bar'h un tor(ch)-nouet** : Mais tout ce qu'il y avait fut mis dans un balluchon *(Skrigneg)* ; **An dra-he zepand deus ar pezh vise da hober** : Ça dépend de ce qu'il y avait à faire *(Plouïe)*
- **Pezh so kaos é...** : C'est pourquoi c'est... *(Skrigneg)*
- **Tenn deus *udb.* ar pezh so da bêo *u(d)b.*** : Retirer de *qqchose* de quoi payer *(qqchose/qqn.)* ; **Ya ha goude-se lod na fermet re gér ha oagn ket 'vid tenn da o ferm 'nê-gn ar pezh oa dé bêo dé gouel-Mikêl** : Oui et ensuite certains avaient loué trop cher et ne pouvait pas retirer de leur loyer de quoi payer la saint-Michel *(Sant-Wazheg)*
- **Toud (ar) pezh a** : Tout ce (que, qui / dont) ; **Be' zo re-all ha' gred toud ar pezh a glêont** : Il y en a d'autres qui croient tout ce qu'ils entendent *(Plouïe)* ; **Ar person ree toud pezh vise d'ober** : Le recteur faisait tout ce qu'il y avait à faire *(Lokmarïa)* ; **Med heuilh res (a)naoñ ba toud ar pezh a ra ?** : Mais tu le suis dans tout ce qu'il fait *(Berrien)* ; **Malañ ed, gwinizh, kerc'h ha toud ar pezh vise emm** : Moudre des céréales, du blé, de l'avoine et tout ce qui était nécessaire *(Berrien)*
- **Trist (e)vel ar seizh pezh marw** : Triste comme les pierres (mot-à-mot : triste comme les sept morts) *(Landelo)*
- **Ur pezh dèn bras** : Une très grande personne ; **Ur pezh dèn bras oa** : C'était une très grande personne *(An Uhelgoat)*
- **Ur pezh la-hut** : Une sacrée grande perche ; **Hezh zo ur pezh la-hut !** : C'est une sacrée grande perche *(Skrigneg)*

**PEZH-A-GAR** [pezəˈgɑːr] : [***pez a gar*** 1927] loc. ; En veux-tu en voilà / Tant que tu veux

**Oh ! « Wiiig » pezh-a-gari 'ha ! Ahe chomi bremañ !** : Oh ! « Wic » autant que tu voudras ma foi ! Tu resteras là maintenant ! *(Skrigneg)* ; **Med me lar dit pa nije gallet kaoud krog ga'n deurkes ba'h an dant, kàer nije hemañ lar « ay-ay-ay ! » – « Oh ay-ay pezh-a-gari ! Alesse teuy 'benn (v)o diskroget ma deurkes ! »** : Mais je te dis que lorsqu'il avait pu crocher avec sa tenaille dans la dent, il avait beau dire « aïe-aïe-aïe ! » – « Oh « aïe-aïe »

tant que tu voudras ! De là elle viendra avant que je n'ai décroché ma tenaille ! » *(Skrigneg)* ; **Reegn kemed tap ar c'horzou warne un tamm bihen hag ar re-h(e) 'h ee vounnus war-raog, pugur nagn ket pato dé jerriñ na mann e-bed ! Ha goude pé vise ka(v)et pato war-lerc'h, pezh-a-gar** : Elles ne faisaient que prendre les tiges un petit peu, elles avançaient rapidement, puisqu'elles n'avaient pas de patates à ramasser ni rien ! Et après lorsqu'on trouvait des patates à la suite, en veux-tu en voilà *(Ponvel)*

**PEZH-KANOL** [pe:z-s'kɑ̃:nəl] : [***pes kanol*** 1902] n.m. (pl. **pechou-kanol** [peʃu'kɑ̃:nəl]) ; Canon / Pièce d'artillerie

**Ha pechou-kanol an Amerikaned da denno war ar boched** : Et les canons des Américains de tirer sur les boches *(Plouïe)*

**PEZHAD / PEJAD / PECHAD** ['pe:zəd-t] ['pe:ʒəd-t] ['peʃəd-t] : [***peziad*** 1878] n.m. (pl. **-ou** [peʃɑ:du]) ; Morceau (cf. **PEZH**)

**Un deg dèn m(e)nneket da hond d'o(be)r ur pejad labour, beñ ar mestr deus ar re-s(e) ga(v)e papred tri pe be(va)r ha' 'o papred klass bid aes, nompass bid kapab ba'r béc'h !** : Une dizaine qui va faire un gros travail, ben le maître trouvait toujours trois ou quatre qui chercheront à être à leur aise, incapables dans l'effort ! *(Kleden)* ; **Bord an hent oa ur pejad ha' oa deuh ar barres ! Oa ket da zen e-bed ma feus c'hoant hag a vije troc'het ba bord an hent neu'n 'vid lakad war-gourre ar wrac'hell** : Le bord de route était un morceau qui était à la commune ! Ce n'était à personne si tu veux et on coupait alors en bord de route pour mettre sur la meule *(Pluskelleg)* ; **Deuet tri bi-moc'h goueñ maes ar pezhad-lann** : Trois sangliers sont sortis d'une zone pleine d'ajonc *(Poullaouen)*

**PEZHELIÑ / PIZHELIÑ** [pe'ze:li] [pi'ze:li] : [***pezelli*** 1944] vb. ; Blettir

✗ *syn.* : ***foueskañ***

**Da bizheliñ, ya : Da zïaseo un tamm, da hoéñviñ un tamm bihen** : Pour blettir, oui : Pour un peu se tasser, pour un petit peu se flétrir *(Skrigneg)* ; **Avalou, din-me oa avalou (ne)med a vijent yac'h, lakeet da bezheliñ un tamm, da ho(r)tos mond d'ar pressou(e)r** : Des pommes, pour moi c'étaient des pommes, pourvu qu'elles fussent saines, les faire un peu blettir, en attendant d'aller au pressoir *(Skrigneg)*

**PICHAR** ['piʃar] : [***pechar*** 1992] ad. ; Aubère / Pommelé

**Pichar-marellet neuhe oa ur gaseg ha oa hanter gwenn ha hanter du** : Aubère bigarré alors c'était une jument qui était moitié blanche et moitié noire *(Lokmarïa)*

**PICHOD** ['piʃod-t] : [***pichott*** 1744] ad. ; Niais (-e) / Neuneu

**Hezh so pichod !** : Il est niais ! *(Kolloreg)*

**PICHON** ['piʃən] : [***pichon*** 1447] n.m. (pl. **-ed** [pi'ʃɔ̃:nəd-t]) ; Pigeon

**Ar pichon lar, pad ar goañw « Kov so ! Kov so ! Boued neus ket ! » Hag ar pichon pad an hañw « Boued so ! Boued so ! Kov neus ket ! »** : Le pigeon dit pendant l'hiver « Y a du ventre ! Y a du ventre ! (Mais) pas de nourriture ! » Et le pigeon pendant l'été « Y a de la nourriture ! Y a de la nourriture ! (Mais) pas de ventre *(Kleden)* ; **Ha pichoned, koulmoul ha toud !** : Et des pigeons, tourterelles et tout ! *(Plourac'h)*

**PIESS** [pjɛs] : n.m. (pl. **-ou** ['pjɛsu]) ; Pièce

**Ha sete ba ur piess-all neuhe ba'r c'hoste** : Et donc alors dans une autre pièce à côté *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Med ne jerreè ket ar piess** : Mais elle ne fermait pas la pièce (la cloison) *(Lokmarïa)* ; **Deuh ar goañw oa ur mell poull-dour, matrehe brassoc'h 'vid an dow biess am(añ)** : L'hiver, il y avait une énorme mare d'eau, peut-être plus grande que les deux pièces (de la maison) ici *(Brennilis)* ; **Nann ! Ha d'an traoñ oa ar vatezh neuhen, ene oa ur piess-all c'hoazh ! Hezh so ur pezh ti !** : Non ! Et la servante était alors en bas, là y avait encore une autre pièce ! C'est une grande maison ! *(Skrigneg)*

**PIFAL / PIFIÑ** ['pifəl] ['pifi] : [***pifal*** 1927] vb. ; Péter discrètement / Cracher ((comme / pour) un chat) / Tourner (lait) / Aigrir / Fermenter

**N'é ket kontant, pif a ra** : Il n'est pas content, il crache *(Plouïe)* ; **Pifet é da laezh** : Ton lait est tourné *(Poullaouen)* ; **Laket heus bet an toas da bifiñ ?** : Tu as mis ta pâte à fermenter ? *(Skrigneg)* ; **Ah ya ! An dra-he a bife, houzoh walc'h** : Ah oui ! Ça fermentait, vous savez bien *(Skrigneg)* ; **Ya ! Blam daoñ da bifiñ, ur matier mennañket a lake barzh** : Oui ! Pour qu'il fermente, elle mettait une matière quelconque dedans *(Skrigneg)* ; **An dra-he lake anê da bifiñ ha da drenkañ, oa ket mad an amann mo(d)-se** : Ça les faisait fermenter et tourner, le beurre n'était pas bon ainsi *(Skrigneg)*

**PIGNAD** ['piɲəd-t] : [***pignat*** XV[e]] vb. ; Grimper / Monter

**Plij a ree din pignad barzh d'o(be)r ma zamm kousk goude lein** : J'aimais y grimper pour faire mon petit somme après manger *(An Uhelgoat)*

**PIGNON** ['piɲən] ['piɲ(ɔ̃n)] : [***pignon*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [pi'ɲɔ̃:nu]) ; Pignon

➢ **Koueet é ar pignon** : L'enfant est né (mot-à-mot : Le pignon est tombé) ; **Koueet é ar pignon ! Bremañ 'h amp da evañ gwin tomm !** : Le bébé est né ! nous allons maintenant boire du vin chaud ! *(Plouïe)* ; **Koueet é ar pign(on) !** : Il y a eu une naissance ! *(Motre)*

➢ **Risk(l)et é ar pignon** : L'enfant est né (mot-à-mot : Le pignon s'est effondré) *(Poullaouen)*

**PIGOSS** ['pi:goss] : [***piguosse*** 1744] n.m. ; Pic (outil) / Billot de bois, grosse souche (pour fendre) / & Petit homme râblé

**Un tamm deuh ar wênn vise laket d'o(be)r ar pigoss ha vise drailhet ar c'hoat-briñsou** : Un morceau de l'arbre était employé pour faire le billot et on hachait la ramille *(Duod)*

**PIK** [pig-k] : [***pig*** 1499] n.m. & ad. : Pique / Épine / À pique

**Naw ene war beg ur pik-lann** : Neuves âmes à la pointe d'une épine d'ajonc *(Lokarn)*

➢ **Pa sav ar moged pik vé amzer mik** : Quand la fumée monte tout droit c'est qu'il fait temps calme *(Plouïe)*

➢ **Pardon ar pikou** : hum. Campagne de vaccination (au bourg) *(Pluskelleg)*

**PIK** [pi(:)g-k] : [***pic*** 1499] n.f. (pl. **-ed** ['pikəd-t]) ; Pie

**Ar vran zo 'c'hoa(r)i gante dre-ah(e) pe ar bik !** : C'est la corneille qui traficote avec eux (potirons) par là, ou la pie ! *(Poullaouen)* ; **Hezh zo (e)vel ur bik, an hanter deus he gwad ba'n he lost** : Il est comme une pie, la moitié de son sang dans sa queue (se dit pour un chaud lapin) *(Plouïe)* ; **An neizhou-pik vije dineizhet hag ar baotred vihen 'h ee ba'h beg ar wênn da denn an neizhou kuit, kar ar piked, pé vije re, ar reñ-he ree ravaj !** : On dénichait les nids de pie et les petits garçons allaient à la cime des arbres pour enlever les nids, car les pies, lorsqu'il y en avait trop, faisaient des ravages ! *(Skrigneg)* ; **Hag ar yir gwich-all vije toud er-maes, sell ar reñ-he ree o neizh lem a teue da joñj dê hag ar piked ouïe pe-lec'h vije ar reñ-he 'toiñ hag a'h ee an uiou toud gante** : Et autrefois les poules étaient toutes dehors, elles faisaient donc leur nid là où ça leur prenait, les pies savaient où elles pondaient et elles emportaient tous les œufs *(Skrigneg)*

➢ **Pik pe vran a gan** : Tout se sait (mot-à-mot : Pie et corneille chante)

**PIKADENN** [pi'kɑ:dən] : [***picqadenn*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [pika'dɛnu]) ; Piqûre (naturelle) / Goutte

**Pikadennou-glô** : Des gouttes de pluie *(Lokmarïa)*

**PIKAÑ** ['pikə] ['picə] : [***picquat*** 1632] vb. ; Piquer / Tailler (la pierre)

**Med goud(e) me lar dit da zorn vije piket !** : Mais après je peux te dire que ta main était piquée ! *(Skrigneg)* ; **Ha be zo c'hoazh re-all c'hoazh : Gwesped, ar re-h(e) so hir ha bras ahe, ar re-he bik neuhe !** : Et il y en a encore d'autres : Des guêpes, elles sont longues et grandes là, alors elles piquent ! *(Skrigneg)* ; **Ma ! Me meus poan ba ma zroad, ma'hat meus piket (a)naoñ (e)n-ur gargañ teil ga'n divac'h !** : Eh bien ! J'ai mal à mon pied, je l'ai probablement piqué en chargeant le fumier avec le croc *(Skrigneg)* ; **Ha na ket gwelc'het (ne)med an troad oa piket (iv)è** : Et il n'avait lavé que le pied qui avait été piqué *(Skrigneg)* ; **Ha piket d'an anve ar mod-se war an dôenn, ar mein-do a vije tailhet neuhe** : Et piquées à l'enclume comme ça sur le toit, les ardoises étaient alors taillées *(Skrigneg)* ; **Hoñzh oa un' rouss gis-se, hoñzh bike hag a ree ur viskoul lec'h nise piket** : Elle était rousse comme ça, elle piquait et ça donnait un panaris là où elle avait piqué *(Lokarn)* ; **Ma'hat na ket piket kalz (a) vein memes-tra !** : Il n'avait probablement pas taillé beaucoup de pierre quand-même ! *(Skrigneg)* ; **Ar leñwn ? Ah ya, beñ an dra-s(e) zigouev... Matre'n pa pik(et) (a)nèi ba'n douar, nann ?** : La lame ? Ah oui, ben ça arrive... Peut-être l'avais-tu piquée dans la terre, non ? *(Kleden)* ; **Ma bikè ur wenaienn ah(e), ma peus c'hoant, c'hwi flas(tr)e 'nèi un tamm ha frot ! Ha soupal(ed) dazhtu ar *piqûre* !** : Si une abeille piquait là, si tu veux, tu l'écrasais (le plantain) un peu et tu frottais ! Et ça calmait de suite la piqûre ! *(Laz)*

**PIKER-MEIN / PIKER-MEN** [pikər'mɛjn] [pikər'me:n] : [***piquer mein*** 1659] n.m. (pl. **pikerien-mein** [pikɛrjən'mɛjn] **/ pikerien-vein** [pikɛrjən'vɛjn]) ; Tailleur de pierre

**(E)n-om lakad da ve piker-mein** : Devenir tailleur de pierre *(Landelo)* ; **Ar piker-mein bras oa ahe gis-se** : Il y avait là un grand tailleur de pierre *(Skrigneg)* ; **Da bemzeg la on deut da Sant-Hern da ziskiñ ar vicher piker-men !** : Je suis venu à Saint-Hernin à quinze ans pour apprendre le métier de tailleur de pierre ! *(An Uhelgoat)* ; **Hag ar bikerien-vein, ni vije leun an hent ga an aprantïed pikerien-vein** : Et les tailleurs de pierre, nous avions la route remplie par des apprentis tailleurs de pierre *(Skrigneg)* ; **Me ga(v)e din oan ket 'hond ga ur piker-men ma'hat ! Me oa choñj o(be)r ur bern traou deus ma buhe !** : Je croyais que je n'allais probablement pas aller avec un tailleur de pierre ! J'avais dans l'idée de faire un tas de choses de ma vie ! *(Skrigneg)*

**PIKETES** [pi'kɛtəz-s] : [***picqetès*** 1732] n.f. ; Piquette (boisson)

**Wechou piketes !** : Parfois de la piquette ! *(An Uhelgoat)*

**PIKURENN** [pi'ky:rən] : [***pikurenn*** 1992] n.f. (pl. **-ou** [piky'rɛnu]) ; Piqûre (aiguille)

**Renket ma diskiñ 'è o(be)r pikurennou** : J'avais dû également apprendre à faire des piqûres *(Skrigneg)* ; **Ha pudur vije ket gwraet na pikurenn na sort e-bed** : Et puisqu'on ne faisait ni piqûre ni rien du tout *(Skrigneg)* ; **On bet pad dow la, dow la hanter pe tri bla on bet 'h o(be)r diw bikurenn bemde dèi** : J'ai été pendant deux ans, deux ans et demi ou trois ans je lui ai fait deux piqûres quotidiennes *(Kallag)* ; **Mond ga'r seures d'o(be)r pikurennou, houmañ oa eñfirmiéres, bet 'h o(be)r troiou ar mod-se** : Aller avec la bonne sœur faire des piqûres, elle était infirmière, à faire des tours comme ça *(Poullaouen)*

**PIL** [pi(:)l] : [***pil*** 1732] ad & n.m. ; Abat / Trombe / & Pile (appareil)

**Oa ket pil elektrik 'vel zo bremañ, sete oa ar letern** : Il n'y avait pas de pile électrique comme il y a maintenant, c'était donc la lanterne *(Skrigneg)*

- **Dour-pil** : Trombe d'eau ; **Dour-pil a ra** : Il s'abat des trombes d'eau *(Ar Fouillez)*
- **Glô-pil** : Pluie battante ; **Glô-pil a ra** : Il tombe une pluie battante *(Ar Fouillez)*
- **Lard-pil** : Bien gras (-se) ; **Ur veuc'h lard-pil** : Une vache bien grasse *(Ar Fouillez)*
- **Pil-ginou** [pil'gi:nu] : Jacassier ; **Hemañ zo ur pil-ginou !** : C'est un jacassier ! *(Skrigneg)* ; **« Pil-ginou » zo lared vorz-pet(r)a heb dihan !** : « Jacassier » c'est dire sans arrêt n'importe quoi ! *(Skrigneg)*
- **Pil-lamp** : Lampe sur batterie ; **A-wichou teuent, memes pa n'ee ket an trakteur en-dro, da dreiñ ar pil-lamp da gargañ 'naoñ** : Parfois ils venaient, même quand le tracteur ne fonctionnait pas, pour tourner la lampe sur batterie pour la charger *(Skrigneg)*

**PIL-LANN** [pil'lɑ̃n] : [cf. ***lann-bil*** 1867] coll. ; (de l') Ajonc fourrager / & anc. Auge dans laquelle on broyait l'ajonc

- (de l') Ajonc fourrager ; **Kerc'h vé ràet dê raog mond d(a) labour(a)d ! Ha plous-kerc'h vé ràet d'ar saout ! D'ar c'herseg vise ràet ar foenn-melchon dê ha pil-lann !** : On leur donne de l'avoine avant d'aller travailler ! On donne de la paille d'avoine aux vaches ! On donnait aux chevaux le foin mélangé à du trèfle et de l'ajonc fourrager ! *(Speied)*
- Auge dans laquelle on broyait l'ajonc ; **Friket dê ba'r louer ! Ar pil-lann vije gwraet 'è deusountoñ, pugur vije pil(et) ar lann barzh** : On leur écrasait dans l'auge ! On l'appelait aussi le « pil-lann », puisqu'on broyait l'ajonc à l'intérieur *(Skrigneg)*

**PILAD** ['piləd-t] : [***pilat*** 1633] n.m. ; Déluge (de)

**Gwraet neus ur pilad-grisil** : Il y a eu un déluge de grêle *(Poullaouen)*

**PILAD** ['piləd-t] : [***pilat*** 1633] vb. ; Piler / Abattre / Concasser (ajonc) / Mettre sens dessus dessous / Faire tomber / Renverser / Détruire / Bagarrer

**Pil an ti** : Chercher *qqchose* et mettre la maison sens dessus dessous pour la trouver *(Plouïe)* ; **Sete vije dibabet ar re oa mad da bilad** : On sélectionnait donc ceux qui étaient bons à faire tomber *(An Uhelgoat)* ; **Un tamm bi(he)n azhpenn ha oain pilet gad hemañ** : Un peu plus et il me faisait tomber *(Plouïe)* ; **Toud ar gwe zo bet pilet** : On a abattu tous les arbres *(Plouïe)* ; **(A-)benn ar fin na gallet pil anèi ba'r skalierou** : Il a pu pour finir l'abattre (rat) dans les escaliers *(Plouïe)* ; **Pilet ar garrigell ha saotreet ar patates** : La brouette est renversée et les patates déversées *(Plouïe)* ; **Ah René zo (o) pilad keuneud** : Ah René est en train d'abattre du combustible *(Berrien)* ; **Hag an dow Vreton da bila(d) gwe hardi hardi !** : Et les deux Bretons abattirent et abattirent du bois ! *(Kleden)* ; **Pilet ha goude-se vé troc'het, da daol dreist d'ar c'hleuñ, bremañ (e)maint toud ba'r park** : Abattu et ensuite coupé, à jeter par-dessus le talus, tout est maintenant dans le champ *(Berrien)* ; **(E)n-om bilad** : Se bagarrer *(Kergrist)* ; **Hadplantet vije 'e ! Vije ket pilet toud deus-renk ka(s)imant gwech e-bed** : On replantait aussi ! On ne faisait quasiment jamais tout tomber d'affilée *(An Uhelgoat)* ; **Ha vise pilet ar garg, vise heurtet war'nèi da goueo, blam d'ond da gerc'had an (hi)ni-all** : Quand on renversait le chargement, on la poussait pour qu'elle tombe, afin d'aller chercher l'autre *(Berrien)* ; **Dow Vreton oa partïet d'ar C'hanada da houne erc'hent dre bilañ koat** : Deux Bretons partirent au Canada pour gagner de l'argent en abattant du bois *(Kleden)* ; **Hag an dow Vreton da bila(d) gwe d'o(be)r ur mell bern koat** : Et le deux Bretons abattirent des arbres pour faire un énorme tas *(Kleden)* ; **Un' hag a zo sec'h, é red diskar 'nèi ! Mod-all vij(e) ket gleet be 'pilad, kar n'eus ket re ahe his-se** : Un qui est sec, il faut l'abattre ! Sinon on n'aurait pas dû être à faire tomber, car il n'y en a pas trop par là comme ça *(An Uhelgoat)* ; **Vïent ket 'pil ar gwe, (ne)me(d) ar bodou ! Ha oa ket droad d'ober (ne)med ur wech beb naw bla** : Ils n'abattaient pas les arbres, seulement les branches ! Et il n'y avait le droit qu'une fois tous les neufs ans *(Sant-Wazheg)* ; **Me zo bet troc'h ur garg lann dé reiñ d'ar c'herseg, dé bil lann d'ar c'herseg ba'r waremm vras ba'n traoñ ba du-s(e)** : Je suis allé couper un chargement d'ajonc pour donner aux chevaux, de concasser l'ajonc pour les chevaux dans la grande garenne en bas chez toi *(Kleden)* ; **Gou(de)-se vïe daw pil(añ) lann 'è, oa ket gouest d'ond ! Hag ahe vïe teir oferenn** : Ensuite il fallait aussi concasser l'ajonc, il ne pouvait pas aller ! Et là il y avait trois messes *(Kolloreg)* ; **Hag ahe gis-se vis(e) ket kàer droad dé bil(ad) na plantañ na mann e-bed !** : Et là on n'avait guère le droit d'abattre ni de planter ni rien du tout ! *(Kleden)* ; **Pilet toud ar gwe mad war 'r ferm ahe gis-se ha laket (aha)nomp da cherrad anèoñ c'hoazh** : Tous les bons arbres abattus sur la ferme là-même et de plus on nous fit les charroyer *(Speied)* ; **'H amp da bil(ad) ar mod vïe gwraet gwech-all ga'n harpon hag an hach, sete n'o ket kalz a drous !** : Nous allons abattre de la manière qu'on faisait autrefois à la scie passe-partout et à la hache, il n'y aura donc pas beaucoup de bruit ! *(An Uhelgoat)* ; **'Bénn vïer 'krog pil ar lann 'vi(d) d'ar lann bi gwellac'h 'vi(d) ar c'heseg, vis(e) troc'het yeot dé lakad ba-tous(k) ar lann c'hoazh !** : Quand on commençait à concasser l'ajonc pour que l'ajonc soit meilleur pour les chevaux, on coupait de l'herbe pour encore mélanger à l'ajonc ! *(Sant-Wazheg)* ; **Lann vise pilet dê ba'r goañw ! D'azeleg ar mis-tu ah(e) ! D'azaleg ar mar(e)-m(añ) ! Vïe ket peuriñ kin, vise pilet lann dê** : On leur concassait de l'ajonc l'hiver ! Là à partir du mois de novembre ! À partir de cette époque-ci ! Il n'y avait plus de pâture, on leur concassait de l'ajonc *(Kareis)* ; **Mé dad na pil(et) diw wênn-derw ! Ha oa troc'het-hè ba'r siri ha gwraet platojou gat(e) ha oa deuet Jañ-Maï ga i benvijou, eñstal(et) ar bank-artisan ba'r grañj** : Mon père avait abattu deux chênes ! Ils furent coupés dans la scierie et on en fit des plateaux, Jean-Marie était venu munis de ses outils, l'établi fut installé dans la grange *(Kleden)*

**PILCHOUCH** ['pilʃuʃ] : n.m. (pl. **-ou** [pil'ʃuʃu]) ; Souche creuse (encore debout)

**(E)vid lak(ad) ur soufrenn ba'n toull ba-lec'h oa an taol-gwen(an), vis(e) troc'h(et) ar c'hoat ba-dro, ba'r pilchouch-derw ha vis(e) rekuper(e)t ar mel ba'r c'hilhorn** : Pour mettre une mèche de soufre dans le trou où était l'essaim d'abeilles, on coupait le bois autour, dans les souches creuses de chêne et on récupérait le miel dans le chaudron *(Kleden)* ; **Ha né un' tri daol-gwen(an) ba'r pilchochou penn-a-benn bordet ba'r wantell ahe gis-**

**s(e)** : Et il a trois essaims d'abeilles dans les souches creuses de bout en bout bordées dans le vallon là comme ça *(Kleden)*

**PILER** ['pi:lər] : [***pilèr*** 1732] n.m. (pl. **-ien** [pi'lɛrjən]) ; Pilon

**Ya, petram oa ur piler-koat ahe da skoiñ ga'n hach da droc'hiñ lann, tenn 'n treujou kuit** : Oui, autrement il y avait là un pilon en bois pour frapper à la hache et couper l'ajonc, enlever les troncs *(Plouïe)*

**PILÉRES** [pi'le:rəz-s] : [***pilerez*** 1938] n.f. (pl. **-ed** [pile're:zəd-t]) ; Broyeur (machine)

- **Piléres-lann** : Broyeur d'ajonc ; **Ar biléres-lann vije red demp troiñ** : Il nous fallait tourner le broyeur d'ajonc *(An Uhelgoat)* ; **Ar biléres-lann, pilañ lann ya** : Le broyeur d'ajonc, broyer l'ajonc oui *(Pleiben)* ; **Ur biléres-lann ha ur manèj oa, vis(e) stag(et) ar chô 'e, oa dé droiñ** : Il y avait un broyeur d'ajonc et un manège, on attachait aussi le cheval, c'était à faire tourner *(Kergloff)* ; **Ga ur bilér(e)s, lod ree ga ur manej, lod ree ga ur moteur ha lod a ree ga'n dorn ! Me(d) sterd a oa heñ !** : Au concasseur, certains faisaient au manège, certains faisaient au moteur et certains faisaient à la main ! Mais c'était difficile hein ! *(Kareis)* ; **Red mond ha dond ga'r valz da droc'hañ lann ba'r parkeier hag vije gwraet béc'hou-lann ha goud(e) vïent digasset d'ar gêr 'e ga'r c'harr ha goud(e) vije pilet ba'r biléres pil-lann** : Il faut aller et venir munis de la faucille pour couper l'ajonc dans les champs, on faisait des faix d'ajonc et après on les apportait aussi à la maison en charrette et après on les pilait au broyeur d'ajonc *(Berrien)*

**PILH** [piʎ] : [***pill*** 1633] n.m. (pl. **-ou** ['piʎu]) ; Vieux chiffon

**Bremañ oa un' hag e vije 'h ober troiou, 'tespun pilhou ha-traou** : Il y avait un maintenant qui faisait des tours, collectait les chiffons et autres *(Berrien)* ; **Ha meus choñj vije laket ur pezh pilhou dê, pa vije divulumet, da 'h ampech ar pri d'ond war ar *plaie*** : Et je me rappelle qu'on leur mettait un gros chiffon, lorsque c'était désinfecté, pour empêcher que la boue ne recouvre la plaie *(Skrigneg)* ; **Neuhe vije sallet hag a vije lakeet war an douar ha vije lakeet da sallañ mad ha vije golôet ga un tamm pilhou bennaket hag a vije leusk(et) ar mod-se** : On le salait alors et le mettait sur le sol et à bien saler et on le couvrait des bouts de tissus et on le laissait comme ça *(Skrigneg)* ; **Me ree (iv)è dilhad, komañset oan d'o(be)r poupeennou ga patates ha koat, bet gwraet ga pilhou ga ma mamm** : Je faisais aussi des vêtements, je commençais à faire des poupées avec des patates et du bois, faites avec des bouts de chiffons de ma mère *(Skrigneg)* ; **Ha neuhe hezh neuhe, ràet vise pilhou daoñ (iv)è, añfeñ an tammou truilhou ha hezh a ràe assiedou petramed bolennou** : Et alors lui, on lui donnait aussi des vieux chiffons, enfin les guenilles et il donnait des assiettes ou-bien des bols *(Lokmarïa)*

**PILHOTAÑ** [pi'ʎotə] : [***pillotaff*** 1499] vb ; Aller en lambeau

**Ga'r vezh ! Mond ba kêr ga da vragou pilhotet** : La honte ! Aller en ville avec ton pantalon en lambeau (dans le bas) *(Plouïe)*

**PILHOUÈR** [piʎu'wɛ:r] : [***pilhaouër*** 1732] n.m. (pl. **-ien** [piʎu'wɛ:rjən]) ; Chiffonnier

**Amañ oa tud gwech-all hag a vije gwraet pilhouèrien deusoute, ar bilhouèrien** : Il y avait ici autrefois des gens qu'on appelait des chiffonniers, les chiffonniers *(An Uhelgoat)* ; **Hag ar pilhouèr pé bassee (iv)è hag tàe neuhe** : Et le chiffonnier lorsqu'il passait aussi et alors il venait *(Lokmarïa)* ; **Ha vïe gwraet 'leizh ar planken ha pé tàe d'ar pilhouèr vïe gwerzh(et) ar reñ-he** : Et on faisait plein la planche et lorsque le chiffonnier venait on les lui vendait *(Lokmarïa)* ; **Pe-naos ?! 'Velkent n'o ket rôet ar re-he d'ar pilhouèr ! Traou ken solud-all ! Heus kemed lakad ar re-he ha mond da labourad !** : Comment ?! On ne va tout de même pas les donner au chiffonnier ! Des trucs si solides ! Tu n'as qu'à les mettre et aller travailler ! *(Skrigneg)*

**PILLIG** ['pilig-k] : [***pillic*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [pi'ligu]) ; Billig / Plaque à crêpes / Disque à tronçonner / & vulg. Chatte (sex)

**Oa diw billig 'e** : Il y avait aussi deux billigs *(Sant-Wazheg)* ; **Nin a zoug ar billig elektrik ha vé ket gwraet ahe petramed ba'r c'haw** : Nous portons la billig électrique et on ne fait pas là, ou-bien dans la cave *(Landelo)* ; **Beb gwener a ree krampouzh ga diw billig ha tan d'an dan, ya** : Chaque mercredi elle faisait des crêpes sur la billig et du feu en dessous, oui *(Skrigneg)* ; **Ar larjênn a vije 'torch ar billig a vije laket ah(e) 'è blam an dra-h(e) oa dru hag a zegaje da vruched** : Le chiffon à essuyer la billig était mis aussi là à cause du fait que c'était gras et que ça te dégageait la poitrine *(Skrigneg)* ; **Nann, amañ vije laket war ur billig kozh, lak(et) ar glow, sell (e)tre-ma bade ar glow, an dra-h(e) a boahe hag ar vein oa tomm !** : Non, ici on mettait sur une vieille billig, on mettait de la braise, donc tandis que la braise durait, ça cuisait, les pierres étaient chaudes ! *(Skrigneg)* ; **Ya, d'ar mar(e)-se vije ur c'hinder da ma zad na ur billig 'vid drailho an trojou hag ba'r gooñ neu'n pé vije ket re labour, 'hend-ell ar gooñ war-lerc'h vije troc'h(et) ha renet ha vïent jerbet ba'r sec'hor neu'n** : Oui, à cette époque, un cousin à mon père avait un disque pour couper les troncs et alors l'hiver lorsqu'il n'y avait pas trop de travail, sinon l'hiver d'après on coupait, dirigeait et on les gerbait alors au sec *(Pluskelleg)*

- **Koueo deus ar billig ba'n tan** : Aller de mal en pis (mot-à-mot : aller de la billig au feu) *(Plouïe)*
- **Lip ar billig** : (vulg.) Lécher la chatte *(Poullaouen)*

**PILOCHAD** [pi'lɔʃ(ə)d-t] : n.m. ; Pioche

✗ *syn.* : ***pioch***

**Gwich-all vije torr(e)t toud ar lor-zi ga ur piloch'd** : Autrefois on cassait tout le sol de maison à la pioche *(Skrigneg)* ; **Ya ! Ga'r piloch'd vije gwraet, me meus choñj gwel(ed) ar re du-m(añ) a'hat à'h o(be)r ba'h an ti**

**kozh** : Oui ! On faisait à la pioche, je me rappelle voir ceux de chez moi en train de faire dans la vieille maison *(Skrigneg)*

**PILOUET** [pi'luːəd-t] : [***pilouet*** 1927] n.m. ; (jeu du) Quinet

- **C'hoa(r)i pilouet** : Jouer au quinet ; **Nin vïe c'hoa(r)i, c'hoa(r)i-pilouet** : Nous jouions, le jeu du quinet *(An Uhelgoat)* ; **Pilouet a vise laket ur vazh ar mo(d)-se (a-)dreus ha vise sko war penn ar vazh hag a vïe kasset ar pellañ omp bet gallet, goud(e)-se é musulet ga'r vazh hag an heñi nïe gwraet an trassou pellañ nïe gouneet** : Le quinet on mettait un bâton comme ça de travers et on frappait sur le bout du bâton et on l'envoyait le plus que nous pouvions, ensuite on mesure avec le bâton et celui qui avait fait les traces les plus loin avait gagné *(An Uhelgoat)*

**PILPAOTR** ['pilpɔtʳ] : [***pilpaotr*** 1992] n.m. (pl. **-ed** [pil'pɔtʳəd-t]) ; Garçon manqué

**Hoñzh so ur paotr manket ! Ur pilpaotr** : C'est un garçon manqué ! *(Ponvel)* ; **Houzh oa pilpaotr ! Vije laret ha vije na paotr na plac'h** : C'était un garçon manqué ! Qu'on disait, elle n'était ni garçon ni fille *(Skrigneg)* ; **Soueet on hou(zh) gav gwas (e-)bed… – Daon nann ! Me(d) houzh so pilpaotr !** : Je suis étonnée qu'elle ne trouve pas de mari… – Ben oui ! Mais c'est un garçon manqué ! *(Skrigneg)*

**PILPINÏELL** [pilpi'niːəl] : [***pimpinella*** 1659] n.f. ; Pimpinelle (pimprenelle)

**Renket kaoud ur boked pilpinïell hag ar boked pilpinïell den e-bed ouïe p(e)-lec'h oa !** : Il faut avoir un bouquet de pimpinelle et le bouquet de pimpinelle personne ne savait où il se trouvait ! *(Lokered)* ; **An heñi a zigessfe din ar boked pilpinïell no ur maner mignoc'h ha dow sac'had-owr !** : Celui qui m'apportera le bouquet de pimpinelle aura un château de plus et deux sacs d'or ! *(Lokered)*

**PILULENN** [pi'lyːlən] : [***pilulenn*** 1992] n.f. (pl. **-ou** [pily'lɛnu]) ; Pilule

✗ *syn.* : ***bolod***

**Ma vije bet d'ar mar(e)-se pilulennou, me oan ket ganet !** : Si à cette époque il y avait eu des pilules, je ne serais pas née ! *(Skrigneg)*

**PI-MOC'H** [pi'moɦ] : n.m. (pl. **-ed** [pi'moɦəd-t]) ; Cochon (cf. **MOC'H**)

**PIMOC'HER** [pi'moɦər] : n.m. (pl. **-ien** [pimo'ɦɛrjən]) ; Qqn qui cochonne le travail

✗ *syn.* : ***diskraper-traou, mesker-labour, talafasser***

**Ur pimoc'her, henn' ree ket labour fin gwech e-bed, oa kime é tiskrapad traou : un diskraper-traou** : C'est un cochon, il ne faisait jamais de travail soigné, il ne faisait que brasser de l'air : un brasseur d'air *(Plouïe)*

**PINIJENN** [pi'niːʒən] : [***pinigenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [pini'ʒɛnu]) ; Pénitence / Punition

**Dond a ree ar binijenn 'n-ur zond d'ar gêr deus ar skol** : La punition venait en revenant de l'école *(An Uhelgoat)*

**PINNOW** ['pinɔw] : [cf. ***pinn*** 1890] n.pl. ; Cochonnet (boules)

**PINNOUS / PINNUS** ['pinuz-s] ['pinyz-s] : [***pinnous*** 1931] ad. ; Mal à son aise / Gêné (-e)

**Pinnus oa an traou gantoñ** : Il était mal à son aise *(Laz)* ; **Benn be ken pinnous** : Avant d'être si gêné *(Poullaouen)*

**PIÑSADENN** [pĩ'sɑːdən] : [***pinsaden*** 1659] n.f. (pl. **-ou** [pĩsa'dɛnu]) ; Pincement / Châtaigne (choc électrique)

**Ur biñsadenn meus bet** : Je me suis pris une châtaigne *(Poullaouen)*

**PIÑSETES / PIÑCHETES** [pĩ'setəz-s] [pĩ'ʃetəz-s] : [***pincetes*** 1632] n.f. ; Pincette

**'Fistoul ar ludu ga'r biñchetes** : Remuer la cendre avec la pincette *(Poullaouen)*

**PIOCH** [pjɔʃ] : [***pioche*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['pjɔʃu]) ; Smille / Pioche

✗ *syn.* : ***pilochad***

**Daw dê labour ga'r memes pioch** : Il leur faut travailler avec la même smille *(Landelo)* ; **Keid oa bet ar re-mañ klask ar palio hag ar pioch** : Pendant qu'ils cherchaient les pelles et la pioche *(Plonee)* ; **Du é an ti, re vihen ar prenestou ! – Ah ! Me(d) ro ar pioch din-me 'ta da frankaad 'nê !** : La maison est sombre, les fenêtres sont trop petites ! – Ah ! Mais donne-moi donc la pioche pour les agrandir ! *(Plouïe)*

**PIROUETENN** [pi'rwɛtən] : n.f. (pl. **-ou** [pirwɛ'tɛnu]) ; Pirouette

**Gwraet ma diw pe deir birouetenn war an hent** : J'avais fait deux ou trois pirouettes sur la route *(An Uhelgoat)*

**PIS / PES** [piːz-s] [peːz-s] : [***pis*** 1633] coll. ; Pois

**Pes bihen** : Des petits pois *(Plouïe)* ; **Kutuilh un toulladig klor pis** : Ramasser quelques gousses de pois *(Poullaouen)* ; **Klor pes-bihen** : Des cosses de petits pois *(Plouïe)* ; **Ene vé gwraet pis ha vé gwraet harikou** : Là on fait des poix et des haricots *(Poullaouen)* ; **Oagn ket ken bras 'vi(d) ar pes tre (a)nê, med dija walc'h** : Ils

n'étaient pas tout à fait aussi grands que les pois, mais tout juste *(Laz)* ; **Bah ! Pé weleèn (a)nèoñ 'tes(t)um pes, pe 'tes(t)um hariko** : Pff ! Lorsque je le voyais ramasser des pois, ou ramasser des haricots *(Laz)* ; **Mar me lak pis da berchañ, ar re-he so kalz gwelloc'h ha doussoc'h !** : Si je mets des pois à percher c'est qu'ils sont meilleurs et plus doux ! *(Skrigneg)* ; **Lec'h ar pis a vé perchet, ar re-he so gross ha douss c'hoazh izhpenn !** : Alors que les pois que l'on perche sont gros et doux en plus ! *(Skrigneg)* ; **Me zo prest da berchennañ ma vis er-maes** : Je suis prête à percher mes pois dehors *(Skrigneg)* ; **An dra-he é an *téléphone à rames*, pis greun ridet ahe !** : Ce sont les téléphones à rames, des pois à grains ridés là ! *(Skrigneg)* ; **Ar pis meus perchet, med me gemer re da berchiñ** : J'ai perché les pois, mais je prends ceux à percher *(Skrigneg)*

- **Koll he fis-glas** [fis'klɑːz-s] : Perdre sa virginité ; **Kollet neus he fis-glas** : Elle a perdu sa virginité *(Plouïe)* ; **Oh ! Houzh é kollet he fis-glas gati** : Oh ! Elle a perdu sa virginité *(Plouïe)*
- **Pis-logod** : Pois sauvages ; **Ma mab-kàer lak tammou pis, sete 'vel pis-logod ahe his-se** : Mon beau-fils met quelques pois, donc comme des pois sauvages là comme ça *(Skrigneg)*
- **Roiñ pis-glas da *ub.*** : Plomber *qqn.* (de chevrotines) ; **Ah e(rr)i é ! (E)ma ma vujul amañ hi-mañ, damaig me 'h a da reiñ pis-glas daoñ ha da ziskiñ 'naoñ da zond da zreuj dre ar prenest amañ hi-mañ, an nos-m(añ), avertisset meus 'naoñ** : Ah il est arrivé ! Mon fusil est ici, tout à l'heure je vais le plomber un peu et lui apprendre à rentrer par la fenêtre, cette nuit, je l'ai averti *(Skrigneg)*

**PISMIGAD / PISMIKAD** [pis'miːga(d-t)] [pi'smika] [pis'micə] : [***pismigat*** 1732] vb. ; Pinailler / Manger du bout des dents / Travailler sans rendement

**PISMIGER** [pis'miːgər] [pis'micɛr] : [***pismiguer*** 1732] n.m. (pl. **-ien** [pismi'kɛrjən]) ; Pinailleur / Personne difficile

**PISSAÑ / PISSIÑ** ['pisə] ['pisi] : [***piset*** 1904] vb. ; Pisser

✗ *syn.* : ***staotad, troazhal***

**Ha hezh oa aet maes da bissañ ba'r jeu gilhou ba-dreñw an ti ene** : Et il était sorti pisser dans le jeu de quilles derrière la maison là-bas *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ba'n Amerik oa ket droad da bissañ maes, na de vé ka(v)et pissañ ba kost ar ru** : En Amérique on n'avait pas le droit de pisser dehors, ni d'être trouvé à pisser en bord de ru *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ahe a vise gwel(et) ur lutun ha 'benn ar fin ar vugwale gredent ket mond-maes da bissiñ, pigur red a vise dê mond da bissiñ deus an nos memes-tra hag ar merc'hed yowank 'è, pugur oa ket mann e-bed ba'n ti** : Là on voyait un lutin et pour finir les enfants n'osaient plus sortir pour pisser, puisqu'il leur fallait quand-même aller pisser la nuit, ainsi que les jeunes femmes, puisqu'il n'y avait rien du tout dans la maison *(Ponvel)*

**PISTIGAÑ** [pis'tiːgə] : [***pistigaff*** 1499] vb. ; Taquiner

✗ *syn.* : ***ambetañ, harlinkad he c'herc'hen***

**Boulvers anê pe pistigañ 'nê dalc'h-mad** : Les bouleverser ou les taquiner constamment *(Plouïe)* ; **Pé vije an dud zo (e)n-om bistigañ ar mod-se ha be oa lod ha' vije dalc'h-mad 'pistigañ ar re-all** : Lorsque les gens se taquinent comme ça et certains taquinaient continuellement les autres *(Plouïe)*

**PISTOLENN** [pis'tɔlən] : [***pistolen*** 1632] n.f. (pl. **-ou** [pistɔ'lɛnu]) ; Pistolet / Sarbacane

**Pistolennou gan koat-skô** : Des sarbacanes avec du bois de sureau *(Duod)* ; **An dra-he vije gwraet, vije laket dour-sañwon barzh hag a teue *des bulles* maes goude deuh ar bistolenn ha vije plijadur, houzoh walc'h** : On faisait ça, on y mettait de l'eau savonneuse et après des bulles sortaient de la sarbacane, on avait du plaisir, vous savez bien *(Skrigneg)* ; **Ba'h ar sistem-se, ya ! Vije gwraet ga un tamm koat, ga skô ha hezh so kreus pa riñses 'naoñ ba'r c'hreis hag a chom an dro, goude res ur bistolenn ga hezh neuhe** : Dans ce genre-là, oui ! On faisait avec un bout de bois, du sureau, il est creux lorsque tu le vides au milieu et il reste le tour, après tu en fais alors une sarbacane *(Skrigneg)*

**PI-TEUK** [pi'tøk] : n.m. ; Lambin

✗ *cf.* : ***teuk, teuker***

**Un dèn hag avañs ket so ur pi-teuk, ya** : Une personne qui n'avance, c'est un lambin, oui *(Skrigneg)* ; **Hast buan ! Ma-kas' pi-teuk !** : Dépêche-toi ! Espèce de lambin ! *(Skrigneg)*

**PITIED** ['pitjəd-t] : ad. ; Indulgent (-e)

- **Be pitied** : Avoir de l'indulgence / Avoir de la pitié ; **Med ur wech a bard(o)nin ahan(ou)t ! Med diw wech vin ket pitied !** : Mais je ne te pardonnerai qu'une seule fois ! Mais deux fois je serai sans pitié ! *(Berrien)*

**PITOCHAD** [pi'toʃəd-t] : vb. ; Piétiner (avancer difficilement, à petits pas)

✗ *cf.* : ***bale, pas***

**Daon ! Ra keme(d) pitochad !** : Dam ! Il ne fait que piétiner ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! Heñ ra keme(d) pitochad !** : Oh ! Il ne fait que piétiner ! *(Skrigneg)*

**PITOIABL** [pi'tojəb-p] : [***pitoyabl*** 1576] ad. ; Pitoyable / & post. Énormément

**Un devezh braw oa bet hag un devezh kàer ha oa bet tud pitoiabl ! Braw-tre oa bet !** : Il y eut une belle journée et une superbe journée, il y avait énormément de gens ! Ce fût très beau ! *(Skrigneg)*

- **Pitoiabl é memes-tra !** : Si ce n'est pas pitoyable ! ; **Deus amañ 'ta paotr (a)ssames ganemp da gemer ur bann'h !** : Viens donc ici mon gars avec nous pour prendre un coup (à boire) *(Skrigneg)* ; **Pitoiabl é memes-tra gwel pa 'h a an nen da joñjal pe-naos oa teusk an traou** : Si ce n'est pas pitoyable de voir quand on pense comment c'était chiche *(Skrigneg)* ; **Pitoiabl é memestra, kara ?! Ar re blij o bannac'hou dê mo(d)-se é red dê kaoud !** : Si ce n'est pas pitoyable, n'est-ce pas ?! Ceux qui aiment boire des coups comme ça, il le leur faut ! *(Skrigneg)* ; **Negn ket souetet blavezh mad diñ, pitoiabl é memes-tra gwel pe-gen difoutr eint memes-tra ga'r re-all** : Ils ne m'ont pas souhaité la bonne année, si ce n'est pas pitoyable de voir à quel point ils sont quand-même indifférents aux autres *(Skrigneg)*

**PITOU** ['pitu] : [***pitau*** 1904] ad. ; Paillard (-e)

**Hezh neus ur boesson pitou** : Il a l'alcool paillard *(Plouïe)*

**PITOUÈR** [pitu'ɛːr] [pi'tuwər] [pito'weːr] : [***pitaouer*** 1992] n.m. (pl. **-ien** [pitu'ɛrjən]) ; Coureur de jupons / Débauché & ad. Vicieux (regard) (cf. **LANGATI** ; **JIGOVI**)

**Pitouèrien !** : Des coureurs de jupons ! *(Skrigneg)* ; **Hezh zo pitouèr** : C'est un coureur de jupons *(Plouïe)* ; **Ur pitouèr kozh** : Un vieux débauché *(Poullaouen)* ; **Un dowlagad pitouèr** : Un regard vicieux *(Plouïe)* ; **Heñw zo pitower memes-tra !** : Quel coureur quand-même ! *(Poullaouen)* ; **Ar pitouèr é 'n hi(n)i 'h a da verc'heta** : Le coureur de jupon c'est celui qui va draguer les filles *(Skrigneg)*

**PITOUILHAÑ** [pi'tuʎə] : vb. ; Tripatouiller

**Dihan da bitouilhañ da vri !** : Arrête de te tripatouiller le nez ! *(Poullaouen)*

**PITRABES** [pi'trɑːbəz-s] : coll. ; Betteraves (cf. **PETRABES**)

**PIW** [(')piw] : [vx. br. ***piu***] pronom interrog. ; Qui

**Piw no c'hoazh ?** : Qui en aura encore ? *(Plourac'h)* ; **N'ouzon ket d(a) biw é** : Je ne sais pas à qui s'est *(Ar Fouillez)* ; **Piw nïe choñj ba'n dra-he...** : Qui aurait pensé à ça... *(Kolloreg)* ; **Piw out-te neuhe ? A houlle himañ** : Qui es-tu donc ? Demandait-il *(Berrien)* ; **Gwraet ur listenn daoñ « ga piw mond » !** : On lui fit une liste « avec qui aller » ! *(Skrigneg)* ; **Daon ! Meus ket joñj 'ha te ! N'onn ket ga piw oan** : Dam ! Je ne m'en rappelle pas tiens ! Je ne sais pas avec qui j'étais *(Skrigneg)* ; **Me(d) piw na lar(e)t doc'h o(be)r an dra-he ?!** : Mais qui t'avait dit de faire ça ?! *(Plonee)* ; **Piw a'h da win ar person pa vé ket ar person ba'r yêr ?** : Qui va prendre le vin du recteur quand le recteur n'est pas chez lui ? *(Lokmarïa)* ; **N'ounn ket 'ti piw out bet, me(d) goûd a houz(e)s !** : Je ne sais pas chez qui tu es allé, mais (en tout cas) tu sais ! *(Skrigneg)* ; **Piw a'h a da wreg ar sakrist pé vé ket ar sakrist ba'r yêr ?** : Qui rend le sacristain cocu lorsqu'il n'est pas chez lui ? *(Lokmarïa)* ; **Piw zo ahe 'ha ?** : Qui est là ? *(An Uhelgoat)* ; **Ur breur diñ na bet un tamm akordeoñ bihen, n'ounn ket diga piw 'ha** : Un de mes frères avait eu un petit accordéon, ma foi je ne sais pas avec qui *(Skrigneg)* ; **Peus ket emm deuh piw ?!** : Tu ne veux pas de qui ?! *(Plonee)* ; **Ha piw a bêo aha(n)on ?!** : Et qui me payera ?! *(Landelo)* ; **Med n'oun ket kap da lared dit piw é** : Mais je ne suis pas capable de te dire qui c'est *(Plourac'h)* ; **Med, pugur meus ket dalc'het soñj ti piw...** : Mais, puisque je ne me souviens pas chez qui... *(Plonee)* ; **« N'i ket ga piw ? » 'N-hin' a lar hemañ 'n-ur basseal** : « Tu n'iras pas avec qui ? » Qu'il lui dit en passant *(Skrigneg)* ; **An dra-he zepand piw mé da ressew** : Ça dépend qui je dois recevoir *(Skrigneg)* ; **Boñ, laret dèoñ d'ond ba'n ti ha vo gwelet piw é-hañw !** : Bon, dites-lui de venir dans la maison et verra qui il est ! *(Landelo)* ; **Gast daw é goûd piw é hennezh 'ha memes-tra !** : Putain il faut qu'on sache qui c'est quand-même ! *(Ar Fouillez)* ; **War piw vo sterd (ne)med war ar re zo 'labour(a)d !** : Qui sera oppressé, si ce n'est ceux qui travaillent ! *(Lannedern)* ; **Mod oa ket bet gouïet piw nïe gwraet, oa bet passeet an traou mo(d)-se** : Vu qu'on n'avait pas su qui avait fait, ça passa comme ça *(Laz)* ; **Me(d) goûd a houzon ga piw sè ha da b(e)-lec'h eint aet, me(d) ar re-he teuy d'ar gêr !** : Mais je sais qui les a pris et où ils sont allés, mais ils reviendront à la maison *(Plonee)*

- **Deus (a-)beurzh piw ?** : De la part de qui ? *(Poullaouen)*
- **Forz da biw** : Peu importe pour qui / Pour n'importe qui ; **Me laboure war ma gont 'vi(d) ur marc'hadour-koat ha 'vi(d) ar re nïe c'hoant d'ober, forz da biw a reemp, en-dro am(añ)** : Je travaillais à mon compte pour un marchand de bois et pour ceux qui voulaient, nous travaillions pour n'importe qui, autour d'ici *(An Uhelgoat)*
- **Forz-piw** : Quiconque / N'importe qui ; **Ha 'h ee d'o(be)r ar golo-pod, pedur homañ pa 'n-om ga(v)e nec'het, pa ga(v)e den e-bed da zimeïñ gati, a'h ee gad kajimant vorz-piw** : Et il devenait le père nourricier, puisqu'elle s'était retrouvée gênée, vu qu'elle ne trouvait personne pour se fiancer, elle allait quasiment avec n'importe qui *(Skrigneg)*
- **Fout-piw** : Peu importe qui / Qu'importe qui ; **Ah ya ! Koant é ar c'hazh, ya, me(d) kirivus é ! Fout-piw teuy ahe, a'h ey war an daol da wel pet(r)a vo !** : Ah oui ! Le chat est beau, oui, mais il est curieux ! Peu importe qui viendra là, il ira sur la table voir ce qu'il y aura ! *(Skrigneg)*
- **Koulz (ha / 'vel) forz-piw** : Comme quiconque ; **Pugur ba'r gomañsamant ma heñi oa bet koulz ha forz-piw ha 'n-om laket da ev(añ) gou(de)-se, pugur oa laret daoñ lar nïe ket labouret kin** : Puisque au commencement, le mien était comme quiconque et ensuite il s'est mis à boire, puisque on lui avait dit qu'il ne pourrait plus travailler *(Plonee)*
- **Piw-an-diaoul ?** : Qui diable ? ; **Piw-an-diaoul neus eñvantet ar labour ??!** : Qui diable a donc inventé le travail ??! *(Poullaouen)*
- **Piw-ar-hast ?** : Qui diable ? ; **Ga piw-ar-hast é-hañw aet ?!** : Qui diable l'a dérobé ?! *(Landelo)* ; **Piw-ar-hast é hezh ?!?** : Qui diable est-il ?!? *(Ar Fouillez)*

- **Piw oar pe-sort mod…** : Qui sait quoi ; **Namp ket droad, vïe ket goull(e)t sete ar mod-se piw oar pe-sort mod…** : Nous n'avions pas le doit, on ne demandait pas donc comme ça qui sait quoi… *(Plonee)*

**PIZH** [pĩ:z] : [***piz*** 1519] ad. ; Économe / Près de ses sous / Parcimonieux (-se) / Pingre (cf. **SELLUS**)

**An hini na fouete ket e arc'hant vise laret deusountoñ : « hezh zo un dèn pizh »** : De celui qui ne gaspillait pas son argent on disait : « c'est un économe » *(Plouïe)* ; **Pizh war ar brenn ha brokus war ar bleud** : Regardant sur le son et généreux sur la farine *(Kergrist)* ; **Sete maner an Nanc oa, ma'hat oa tud pizh ba ene !** : Donc c'était le manoir du Nanc, il devait sûrement y avoir des gens près de leurs sous ! *(Landelo)* ; **Oy ! Me lar, pe-sort mod voa an dud ken pizh-se dalc'h-mad ?!** : Oh ! Dis-je, comment les gens pouvaient être constamment si radins ?! *(Sant-Wazheg)*

- **Pizh pi-moc'h** : Radin comme un pou ; **Hezh zo pizh pi-moc'h !** : Il est radin comme un pou ! *(Plouïe)* ; **Pizh, pizh pi-moc'h !** : Radin, radin comme un pou *(Sant-Wazheg)* ; **Oh ya ! Hezh so pizh pi-moc'h 'hat !** : Oh oui ! C'est un radin alors ! *(Plonee)*

**PLAC'H** [plaɦ] : [***plach*** 1632] n.f. (ne mute pas après article, comme un nom masculin : **plac'h – ur plac'h**) (pl. **-ed** ['plaɦəd-t]) ; Fille / Femme / **PLAC'HIG** ['plaɦig-k] : n.f. ; Petite fille / Petite femme

**Kâs ur plac'h** : Détester et rejeter une femme *(Plouïe)* ; **Me zo hond da gaoud ur paotr pihen pe ur plac'h vihen !** : Je vais avoir un petit garçon ou une petite fille ! *(Sant-Hern)* ; **Ur plac'h vraw ?** : Une belle fille ? *(Kleden)* ; **Sorc'hennet on ga'r plac'h-se** : Je suis obsédé par cette fille-là *(Plouïe)* ; **Ur plac'h ha <u>nise</u> kalz bugale** : Une femme qui avait beaucoup d'enfant (<u>en général</u>) *(Plouïe)* ; **Ar plac'h-se neus ur vrud vad** : Cette femme-là a une bonne réputation *(Plouïe)* ; **Hezh zo vevañ assames ga ur plac'h deus Kolloreg** : Il vit en compagnie d'une fille de Collorec *(Plouïe)* ; **'H o(be)r petra (e)moc'h ase, plac'h yowank ?** : Que faites-vous là, jeune fille ? *(Kleden)* ; **Oh ! Hoñzh so ur plac'h figus !** : Oh ! C'est une femme difficile à satisfaire ! *(Skrigneg)* ; **Houzh zo ur liboudenn, ur plac'h gross, lous un tamm** : Elle est vulgaire, grossière, inélégante *(Plouïe)* ; **Mi 'h a da-heuilh ur plac'h** : Je sors avec une fille *(Kergrist)* ; **Ur plac'h koant gad ur visaj braw** : Une belle femme dotée d'un beau visage *(Plouïe)* ; **An heñi nïe laket ar plac'h dougéres** : Celui qui avait mis la femme enceinte *(Plouïe)* ; **Deus ur plac'h ha' vise frekañtiñ ur gwas ha teue un'-all da daped (a)nèi vise laret : flusket neus-hemañ (a)nèi daoñ** : D'une femme qui fréquentait un homme et un autre venait lui la prendre on disait : Il la lui a ravie sous le nez *(Plouïe)* ; **Ur plac'h agreab** : Une femme charmante *(Plouïe)* ; **Ur plac'h a fesson vad** : Une femme vraiment super *(Plouïe)* ; **Ur plac'h amïabl** : Une femme affectueuse *(Plouïe)* ; **Ur plac'h dihastet** : Une femme tombée enceinte involontairement *(Plouïe)* ; **Ur plac'h douss** : Une femme douce *(Plouïe)* ; **Ur plac'h fliw-flaw** : Une femme qui parle à tort et à travers n'importe quand, sans gêne *(Plouïe)* ; **Ur plac'h-menaj** : Une femme d'intérieur *(Landelo)* ; **Ur plac'h terrupl** : Une femme plantureuse *(Plouïe)* ; **Ur plac'h bronned-mad** : Une femme aux gros mamelons *(Kergloff)* ; **Ur plac'h yowank terrupl oa** : C'était une jeune femme plantureuse *(Plouïe)* ; **Ur plac'h tre** : Une femme parfaite *(Landelo)* ; **Laret ma a-raog oa-hi ur plac'h onest** : J'avais dit précédemment qu'elle était une femme honnête *(Landelo)* ; **Un droc'hadenn a blac'h** : Une femme grande (et belle) *(Berrien)* ; **Daon ! Houzh so ur plac'h vraw hir(v)oan** : Diantre ! C'est une belle femme élancée *(Skrigneg)* ; **Ale plac'h, bremañ 'h an da wel en-dro neuhe !** : Allez femme, maintenant je retourne donc voir ! *(Landelo)* ; **Ur plac'h gran** : Une femme snobe *(Skrigneg)* ; **Ur plac'h otus** : Une femme hautaine *(Skrigneg)* ; **Ur plac'h gwerc'h** : Une femme vierge *(Plouïe)* ; **Ar paotr heñw oa mad dalc'h-mad, ar plac'h oa fall** : L'homme avait constamment le beau rôle, la femme avait le mauvais *(Plouïe)* ; **Toud an traou vall oa ga'r plac'h** : La femme avait tous les défauts *(Plouïe)* ; **Houzh zo ur plac'h yén** : C'est une femme frigide *(Plouïe)* ; **Ur plac'h paked mad** : Une fille bien roulée *(Poullaouen)* ; **Ar gwashañ tra zo (war an douar / ba'r bed) é c'hoa(r)i ur plac'h gad ur lost koueet** : La pire chose qui soit (sur Terre / au monde) est de se taper une femme et d'être en panne *(Plouïe)* ; **C'hwi peus lesket ur plac'h yowank ba'n disvegañs ha louset (a)nèi ha (e)mañ male(ü)rus** : Vous avez laissé une jeune femme dans l'opprobre et l'avez salie alors qu'elle est malheureuse *(Kergrist)* ; **Oa ur plac'h kapob(l), an dra-he n'ampeche ket dèi da vea mad ba'r gêr ha goûd o(be)r boued** : C'était une femme capable, ça ne l'empêchait pas d'être bien à la maison et de savoir faire la nourriture *(Berrien)* ; **Ar plac'h reñke o(be)r toud, labourad ga'r c'heseg** : C'était la femme qui devait tout faire, travailler avec les chevaux *(Berrien)* ; **Med merc'hed an otrou, heñw noa teir merc'h, teir blac'h yowank** : Mais les filles du sieur, il avait trois filles, trois jeunes femmes *(Plonee)* ; **Ha neugn gwelet diw blac'h ha oa ur sil gante** : Et ils ont vu deux femmes qui portaient un filtre *(Lokarn)* ; **Teir blac'h é flechenniñ** : Trois femmes en train de commérer *(Poullaouen)* ; **Ar powr-kaezh plac'h zo itroped** : Cette pauvre femme est hydropique *(Poullaouen)* ; **Ah ! Da vamm oa sirivus a'ha ! Ha koulskoude oa ur plac'h deuh ar jentillañ toud !** : Ah ! Ma foi ta mère était sérieuse ! Et pourtant c'était une femme des plus gentilles qui soient ! *(Skrigneg)* ; **Me oa 'tibiñ ma mer(e)nn (a)ssames ga ur plac'h-all ha pa meus gwelet 'naoñ 'tond meus gwraet sin daoñ** : Je mangeais mon goûter en compagnie d'une autre femme et lorsque je le vis venir je lui fis des signes *(Skrigneg)* ; **Heñ oa kass(e)t a-bred, da seizh la, da ziwoull ar saout 'kichenn Pont-Troël ahe ha ene oa teir blac'h vihen 'è** : Il fut envoyé tôt, à sept ans, garder les vaches là à côté de Pont-Troël et il y avait là-bas trois petites filles *(Skrigneg)* ; **Blam ma gwel(e)t ahan(ou)t ga ur plac'h yowank, 'h an d'hegajiñ 'han(ou)t bremañ !** : C'est parce que je t'avais vu avec une jeune fille que je vais maintenant te taquiner ! *(Skrigneg)*

- **Doworn-plac'h** : Des mains de femme ; **Med an heñi na dowornou bihen a-wechou vije laret : « Heñ neus doworn ur plac'h »** : Mais de celui qui avait parfois de petites mains on disait : « Il a des mains de femme » *(Plouïe)*
- **Plac'h an ilis** : Fervente adepte de la messe (m-à-m. femme de l'église) ; **Houzh é plac'h an ilis** : C'est une fervente adepte de la messe *(Skrigneg)*
- **Plac'hig powr** : Ma pauvre petite ; **Plac'hig powr, ma peus añrejistr(et) tou'n dra-he…** : Ma pauvre petite, si tu as enregistré tout ça… *(Kleden)*

**PLAC'H-ENOR** [pla'xeːnɔr] : [***plac'h enor*** 1912] n.f. ; Fille d'honneur (dans un mariage)

**Beañ oa ma vlac'h-enor** : Elle était ma fille d'honneur *(Skrigneg)*

**PLAD** [plɑ:d-t] : [***plat*** 1499] ad. ; Plat

**E leurenn gwraet ga reier plad** : Son parvis fait de roches plates *(An Uhelgoat)* ; **Med ba-lec'h a vije prajeier plad hag gwag, oa ket aes kass ar bron kuit !** : Mais là où il y avait des prés plats et mous, il n'était pas aisé de faire disparaître le jonc ! *(Plouïe)* ; **Gwajeier ba'r prajeier, dé zizouriñ (a)nê, pe ar re-ell dé lakad dour war'nê, lod oa re blad, vis(e) daw dizouriñ (a)nê** : Des rigoles dans les prairies, pour les drainer, ou les autres pour y mettre de l'eau, certaines étaient trop plates, il fallait les drainer *(Kergloff)*

- **Loa blad** : Gâche (& de pâtissier) ; **'Klask pet(r)a (e)ma Janine ? – 'Klask ur loa blad !** : Qu'est-ce que cherche Janine ? – Elle cherche une gâche ! *(Skrigneg)*

**PLAD** [plɑ:d-t] : [***plat*** 1499] n.m. (pl. **plajou** ['plɑ:ʒu] pl. indéf. **plajeier** [pla'ʒɛjɛr] **plazeier** [pla'zɛjɛr]) ; Plat

**Ar person lake bleud ba'r plad** : Le recteur mit la farine dans le plat *(Poullaouen)* ; **Karget oa ar plad** : Le plat était rempli *(Poullaouen)* ; **Hag a voa ganin ba mé flad pemp tamm (a)valouar !** : Et je n'avais dans ma gamelle que cinq morceaux de patates ! *(Sant-Wazheg)* ; **Failhañsou, plajou, polennou, un tamm deus toud** : Des faïences, des plats, des bols, un peu de tout *(Poullaouen)* ; **Dowlagad dèoñ gis plazeier, streufed ya, dowlagad toud** : Il a des yeux comme des plats, exorbités oui, des yeux de hibou *(Laz)* ; **Oa ket bet 'preniñ 'n neud diganes na laket gwenneg e-bed ba'h ar plad !** : Elle ne t'acheta pas le fil et ne mit pas un sou dans le plat ! *(Skrigneg)* ;

**PLADAD / PLAJAD** ['plɑ:dəd-t] ['plɑ:ʒəd-t] : [***pladad*** 1732] n.m. (pl. **pladajou** [pla'dɑ:ʒu]) ; Platée / Assiettée

**Ur plajad ha sort e-bed !** : Une platée et rien d'autre ! *(Skrigneg)* ; **Taolañ toud ar pladad-bleud da vale** : Expulser toute la platée de farine *(Poullaouen)* ; **Ar pladad-kig vije laket war an daol deus an noñs** : On mettait la platée de viande sur la table la nuit *(Kergloff)* ; **Ur pladad-soubenn ga Louïs, kar goud(e)-se zebè ket-hi soubenn kin** : Une assiettée de soupe avec Louise, car ensuite elle ne mangeait plus de soupe *(Kleden)* ; **Hag ene vïe kignet ur mell pladad-charlotes hag ar re-he vïe drailhet ha fritet ba'n amann ha lakeet dour war'nê go(ude)-se** : Et là on épluchait une grosse platée d'échalotes, on les coupait menu, les faisait frire dans le beurre et on y ajoutait de l'eau ensuite *(Kolloreg)* ; **Oh gwech-ell, da lein bemde, pass tre d'azaleg an (d)e kent(añ) ar bla vise gwraet gwelloc'h un tamm, med ar mod-ell oa keme ar pladad-patates hag ar pladad-kig hag an dra-he oa bemde da lein, ar pladad kig-sall** : Oh autrefois, tous les jours à midi, pas tout à fait à partir du premier de l'an où l'on faisait un peu mieux, mais autrement il n'y avait que la platée de patates et la platée de viande et c'était tous les jours à midi, la platée de lard *(Kergloff)*

**PLADAÑ** ['plɑ:də] : [***pladaf*** 1557] vb. ; (s') Affaisser / Aplatir

**Pladet ha lahet ar powr-kaezh lou(a)rn** : Le pauvre renard aplati et tué *(An Uhelgoat)* ; **Ar bla-se oa bet terrubl ! Ar bodou 'vel traou ha pladet toud ar sapin ha'n traou !** : Cette année-là fut terrible ! Les branches comme des trucs et tous les sapins et autres affaissés ! *(Lokarn)* ; **Ma gallent-i pladañ 'han(o)h a blado 'han(o)h 'è ! Ba-lec'h un dèn (a-)zoar(e) zo un dèn hag a zo da gaoud kred ba hezh** : S'ils pouvaient vous aplatir, ils vous aplatissaient aussi ! Alors que quelqu'un de « a-zoare », c'est quelqu'un en qui on peut croire *(Ponvel)* ; **Oa komañs(e)t d'o(be)r an dro d'ar yar pa oa lonket i vuzhugenn gati… Ha hañw ur lamp war hi c'hein ha pladañ 'nèi ene !** : Il commençait à faire le tour de la poule lorsque la poule avala le ver de terre… Et un bond sur son dos et de l'aplatir là ! *(Skrigneg)*

**PLADENN** ['plɑ:dən] : [***pladeen*** 1723] n.f. (pl. **-ou** [pla'dɛnu]) ; Disque / Galette vinyle / Plateau

**Ha vije lakeet ur bladenn mo(d)-se ahe gis-se ha un tamm plous war-gourr(e) goude hag kordïellet ar plous tro-war-dro !** : On mettait un plateau là comme ça, après un peu de paille par-dessus et on entortillait la paille tout autour ! *(Skrigneg)* ; **Oan aet da weled (a)naoñ (e)vid kaoud ur bladenn oa gwraet ga Yann Thomas ha Francine Fer (e)vid lak anê war ur CD** : J'étais allé le voir pour avoir un vinyle fait par Yann Thomas et Francine Fer pour les mettre sur un CD *(Plourac'h)* ; **Gwelet peus pladennou ahe gis-se, re hanter-rond neuhe ha vïe lakeet un' ar mod-se neuhe war-gorr(e) hezh ar mod-se** : Tu as vu des plateaux là-même, alors à moitié ronds et on en mettait alors un comme ça par-dessus celui-là comme ça *(Kolloreg)*

**PLADIGENN / PLADÏENN** [pla'di:gən] [pla'dijən] : [***pladigenn*** 1992] n.f. (pl. **-ou** [pladi'(g)ɛnu]) ; Plaque

**War ur bladigenn, 'vel ur billig kozh, vije lakeet, set(e) heñ a domme hag an oaled oa tomm, sell a boahe 'è, houzoh walc'h** : On mettait sur une plaque, comme une vieille billig, donc elle (la pâte) chauffait et l'âtre était chaud, donc il cuisait aussi, vous savez bien *(Skrigneg)* ; **War an heñi vise war an tan, houzh oa'i ket prop dèi ! Sete an heñi-all neuhe vïe lakeet neuhe hanter-rond ar mod-se war-gorr(e) ar bladïenn** : Sur celui qui était sur le feu, elle n'était pas trop propre selon elle ! On mettait donc alors l'autre, à moitié rond comme ça sur la plaque *(Kolloreg)* ; **Pa vije tan vije riñset toud ar ludi ha laket an toas war ur men ha laket glow war ur bladigenn d'ablame daoñ da boahad, 'vel vije gwraet fars gwich-all 'è** : Lorsqu'il y avait du feu, on dégageait toute la cendre et on mettait la pâte sur une pierre et de la braise sur une plaque pour qu'elle cuise, comme on faisait aussi le far autrefois *(Skrigneg)*

**PLADOUSSENNIÑ** [pladu'sɛni] : vb. ; Raplatir

**Eh ! Hezh a zivoñso ar parkeier hag a bladoussenno toud an dou(a)r hag an traou !** : Eh ! Il défoncera les champs et raplatira la terre et tout ! *(Skrigneg)*

**PLAFONO** [pla'fɔ̃:no] : [***plafoniñ*** 2005] vb. ; Faire des enduits, des plâtres d'une maison

**Ar mod-se remp keme(d) agloiou ha plafon(o) an tïer ha o(be)r labour toud siman ! Betoñ !** : Ainsi nous ne faisions que de l'agglo ainsi que les plâtres dans les maisons et tout le travail en ciment ! En béton ! *(Lokarn)* ; **Ha gwel(et) vis(e) oa ket tuêt 'vel ur simañtier da bos agloiou na da blafono, na k(et) an tu ! Oa ket kustum d'o(be)r** : Et on voyait qu'il n'était pas doué comme un cimentier pour poser des agglomérés ni pour faire des enduits, il n'avait pas la combine ! Il n'était pas habitué à faire *(Lokarn)*

**PLAK** [plag-k] : [***placq*** 1732] n.m. (pl. **-ou** ['plaku]) ; Plaque (& d'immatriculation)

**Hañw zo aet da Vontroulez da lak ar plak** : Il est parti à Morlaix mettre la plaque d'immatriculation *(Plouïe)* ; **Abijou kozh, plous ha pilhou war e gein ha war e gov plakou** : Des vieux habits, de la paille et des vieux chiffons sur le dos et sur son ventre des plaques *(An Uhelgoat)* ; **Ba'h ar chiminalou alïes so da brotejiñ ar mogeriou vije laket ur plak !** : Il y a souvent dans les cheminées pour protéger les murs, on mettait une plaque ! *(Skrigneg)* ; **A-raog d(a) zigoueo ba'r c'hroashent, hezh zo skrivet war un tamm plak ene : Kermoine** : Avant d'arriver dans le carrefour, il y est écrit sur une petite plaque : Kermoine *(Karais)*

**PLAKAÑ** ['plakə] : [***placqa*** 1732] vb. ; Plaquer

**Plakañ 'naoñ, treiñ anaoñ ha plassiñ 'naoñ** : Le plaquer, le tourner et le plasser *(Skrigneg)*

**PLAÑ** [plɑ̃:] : [***plan*** 1992] n.m. (pl. **-iou** ['plɑ̃ɲu]) ; Plan / Projet

**Ha neu'n oa goull ur plañ zigantoñ** : Et alors on lui demanda un plan *(Poullaouen)*

- **Tennañ-planiou** : Tirer des plans sur la comète *(Berrien)*
- **Tenner-planiou** : Tireur de plans sur la comète *(Berrien)*

**PLAÑCH / PLEÑCH** [plɑ̃(j)ʃ] [plɛ̃(j)ʃ] : [***plaing*** 1633] n.m. ; Plancher

**Ar solier oa 'è ar c'hoat so 'telc'hen ar grign(er) ! Oh ya hag wechou basseè un tr(o)ad ba-treus ar plañch !** : La poutre était aussi le bois qui tient le grenier ! Oh oui et parfois un pied passait à travers le plancher ! *(Kergloff)*

- **Lor-zi bleñch** : Plancher en bois ; **Ar vil(in) vije d'an dan hag a neuhe vije gwraet ur lor-zi bleñch hag an dud a vije 'chom a-us d'ar vil(in)** : Le moulin était en dessous et alors on faisait un plancher en bois et les gens habitaient au-dessus du moulin *(Skrigneg)*

**PLAÑCHOD / PLAÑCHE / PLEÑCHOD** ['plɑ̃(j)ʃ(ɔd-t)] ['plɑ̃ʃe] ['plɛ̃jʃ(ɔ)d-t] : [***planchot*** 1633] n.m. ; Plancher

**C'hwi lake 'nê ba kleiedou ha lake 'nê war ur plañche pe 'vel pis(e) plass d'o(be)r** : Vous les mettiez dans des clayettes et vous les mettiez sur un plancher ou selon la place que vous aviez pour faire *(Speied)* ; **Hag ar poues oa sañset da zelc'hen an noñr ha pa heurten war an noñr un tamm, ah beñ hezh a ruse 'è, pudur oa war ar pleñch'd !** : Et le poids était censé tenir la porte et lorsque je poussais un peu sur la porte, ah ben il traînait également, puisque c'était sur le plancher ! *(Skrigneg)* ; **Ha war-lerc'h ma vis(e) ur plañche vis(e) un artisan tàe da lakad soliou petram nim lake soliou-siman barzh ha vis(e) un doub(l) siman neu'n** : Et ensuite s'il y avait un plancher, un artisan venait mettre des poutres ou bien nous y mettions des poutres en ciment et il y avait alors un doublage en ciment *(Lokarn)*

**PLANEDENN** [plɑ̃'ne:dən] : [***planeden*** 1633] n.f. ; Destin / Sort

**Pep-heñi neus e blanedenn** : Chacun a son destin *(Plouïe)* ; **Pegen kri oa bet e blanedenn !** : Que son destin fût cruel ! *(An Uhelgoat)*

**PLANKEN / PLANKON** ['plɑ̃ŋkən] ['plɑ̃ŋkɔ̃n] : [***planquenn*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [plɑ̃ŋ'kenu]) ; Planche / & Imbécile

**Hemañ zo ur planken !** : C'est un imbécile ! *(Berrien)* ; **Un tamm planken preñveded** : Un bout de planche vermoulu *(Berrien)* ; **Laket war ur planken ba'r chimin(al) ah(e) ba'r moged !** : Mis sur une planche dans la cheminée, là dans la fumée ! *(Laz)* ; **Hag a vije deuh ar mintin vije war ar planken neuhe, vïe gwel(et) ar c'horvou 'hond ba'r mor neuhe !** : Et il y avait le matin, c'était alors sur la planche, on voyait les corps allant alors à la mer ! *(An Uhelgoat)* ; **Meñ meus bet beb tro bar(a) (a-)ziwar ar planken ha vïe tapet din diga'r mevel ha vïe troc'het ur mell treuchenn, un' ar mod-se** : J'ai eu chaque fois du pain de la planche que le domestique me prenait et on me coupait une grosse tranche, une comme ça *(Plonee)* ; **Ya, ya, re-rond hag ahe vïe gwraet eizhte kojimant ga pep bar(a), ga un dorzh ha vïe laket an dra-he war ar planken d'an nec'h** : Oui, oui, des ronds et là on faisait une huitaine avec chaque pain quasiment, avec une miche et on mettait ça sur une planche en hauteur *(Lokmarïa)* ; **Ya ! D'ar saout vije rôet ha vijent drailhet, vije laket ar boutig ha vïe lak(et) ur planken ha ga'r gontell vije drailhet** : Oui ! On les donnait aux vaches et on les coupait, on mettait dans un panier, on mettait une planche et on coupait au couteau *(Berrien)*

- **Be digourdi war ur plankon leden** : Ne pas être très dégourdi (-e) ; **Hezh so ur paotr digourdi war ur plankon leden** : Il n'est pas très dégourdi ! *(Skrigneg)*
- **Plankon leden** : (insulte) Crétin fini ; **Hezh so ur plankon leden !** : C'est un crétin fini ! *(Skrigneg)*

**PLANKEN-BARA** ['plɑ̃ŋkən,bɑ:r(a)] : n.m. ; Planche à pain (trad. planche suspendue sur laquelle on posait le pain)

✗ *cf.* : ***bara, doubier, torzh***

**Ar re-he vïe laket (a)darr(e) war ar planken-bar', blam dê da jom vad vïent goleit ga'n torchou(e)r** : On les mettait de nouveau sur la planche à pain, afin qu'ils restent bons on les recouvrait avec le torchon *(Lokmarïa)*

**PLANT** [plɑ̃nt] : [***plant*** 1499] coll. (sing. **-enn** ['plɑ̃ntən] sing. pl. **-ennou** [plɑ̃n'tɛnu] & pl. **-ou** ['plɑ̃ntu]) ; Plantes / Plants

**Ur blantenn-arwaz** : Un plant de tanaisie *(Poullaouen)* ; **Anveit ket ar blantenn (aha)noh ?** : Tu ne connais pas la plante ? *(Laz)* ; **Pugur oare walc'h anvean plantennou** : Puisqu'il savait bien que je connais les plantes *(Sant-Nigouden)* ; **Kalz a dud, un toullad plantennou** : Beaucoup de monde, pas mal de plantes *(Sant-Nigouden)* ; **Hezh harz toud ar plantou vall da zond** : Il empêche tous les mauvais plants de venir *(Pluskelleg)* ; **Oh ! Be meus, plant-kraoñ zo partoud 'è** : Oh ! J'en ai, il y a aussi des plants de noisetier partout *(Laz)* ; **Ya, daw vise chom da dennañ ar yeot hag ar blantennou** : Oui, il fallait rester arracher l'herbe et les plantes *(Plouïe)* ; **Ha beb-sort plantennou war an hent ha partoud** : Et toute sorte de plantes sur le chemin et partout *(Sant-Nigouden)* ; **Ha da 'r re-m(añ) po emm ur blantenn neuhe** : Et pour ceux-ci tu auras alors besoin d'un plant *(Laz)* ; **Ha heñ 'ha ! Teue bras ha teue ur bern plant deus an dra-h(e) !** : Et lui ma foi (ce plant) ! Il devenait grand et ça produit beaucoup de plants ! *(Skrigneg)* ; **Bon be oa c'hoazh ha vije laket ur blantenn gwer 'è war an tôennou ahe gis-se** : Bon, y avait encore également une plante verte que l'on mettait sur les toits là comme ça *(Skrigneg)* ; **Ar vamm-gozh a ouïe, me(d) meus ket bet goull(et) diganti pe-sort plantennou vijent** : La grand-mère savait, mais je ne lui ai pas demandé quelles plantes c'étaient *(Skrigneg)* ; **Skeres, deb(et) meus deusoute 'r bla-m(añ), be zo plant-skeres ahe, passeet-hègn brem(añ)** : Des cerises de Montmorency, il y a là des plants de cerise, ils sont maintenant passés *(Laz)* ; **Ur mell cherdin vras, pér ha plant ha beb sort traou voa (iv)e hag aleou bras voa** : Un énorme jardin, il y avait aussi des poires et plantes de toute sorte ainsi que de grandes allées *(Plonee)* ; **Kalz plantennou-ell zo bet c'hoazh a-raog ha vegn ket gwel(e)t kin !** : Il y a eu avant encore beaucoup d'autres plantes que l'on ne voit plus ! *(Sant-Nigouden)* ; **Diwall dïonte, gwraet diwall e-bed dïonte, med ar re-s(e) so plantennou sovaj toud !** : Y faire attention, on n'y faisait aucune attention, mais c'était toutes des plantes sauvages ! *(Sant-Nigouden)* ; **Dalc'h-mad ! Toud ! Ha mamm ree hi blant hi-hun ka(s)i-toud, plij a ree dèi o(be)r** : Constamment ! Tout ! Ma mère faisait quasiment tous ses plants elle-même, elle aimait faire *(Pluskelleg)* ; **N'eus kemed trempañ linad ga dour-glô hag an dra-he a gass ar c'hwilou kuit diwar ar plantennou hag a zo mad** : Il n'y a qu'à tremper des orties avec de l'eau de pluie et cela chasse les insectes des plantes qui sont bonnes *(Skrigneg)* ; **Ya, med n'eus kemed dow blant zo ha n'eus kemed un' ken a ra fleur hag e-se ont poazh...** : Oui, mais il n'y a que deux plants et il n'y a qu'un qui fait des fleurs, et donc ils sont cuits... *(Plourac'h)* ; **Be oa ur blantenn-all c'hoazh, med dre-amañ oa ket kalz deus ar re-he** : Il y avait encore une autre plante, mais par ici il n'y en avait pas beaucoup *(Plouïe)* ; **Tammou bitrabes pe ruta pe plantou kaol** : Des betteraves, ou rutabagas ou des plants de chou *(Pluskelleg)* ; **Ha klask a ri un neubeud plantennou da zond ganit ! 'Vel a gari a zigassi ganit heñ !** : Tu chercheras quelques plantes pour les rapporter ! Tu en rapporteras comme il te plaira hein ! *(Sant-Nigouden)* ; **Vijent ket troc'het ma viche ket voien d'o(be)r ha' ziwane ba'n o blantenn neuhe memes-mod, ar beg 'h ee d'an douar c'hoazh ha vije *foutu*** : On ne les coupait pas si on ne pouvait pas le faire et ils germaient alors à l'intérieur du plant de la même manière, l'apex s'affaissait encore et c'est foutu *(Berrien)* ; **War ar lanneier ha partoud ahe, pugur zo bet laket ludu war ar lanneier memes 'è, laket beb-sort warne ha kalz deus ar plantennou zo bet kollet !** : Sur les landes et partout là, puisqu'on a même mis de la cendre sur les landes, on a mis de toute sorte sur elles et beaucoup des plantes ont été perdues ! *(Sant-Nigouden)*

**PLANTAÑ** ['plɑ̃ntə] : [***plantaff*** 1499] vb. ; (s') Enfoncer / Enterrer / Flanquer / Fourrer / Planter

✗ *m. dér.* : ***displantañ, hadplantañ, peurblantañ, treusplantañ***

**Plantañ goulou roussin daoñ ba e rer** : Lui planter une chandelle de résine dans le cul *(Landelo)* ; **Ha vise plantet dow skalf ba'n douar** : Et on enfonçait deux fourches dans la terre *(Plouïe)* ; **Meus kemed plant un tamm barzh hag é partïet** : Je n'ai qu'à planter un peu à l'intérieur et elle est partie ! *(Skrigneg)* ; **Plantet ba'r c'hreis ene neuhe da jilow ar re-all** : Alors plantée là au milieu à écouter les autres *(Berrien)* ; **Be zo lod hag a ziskrap ! Hag a blant o zreig ba an douar** : Y en a certains qui s'agitent ! Et qui enfoncent leurs pieds dans le sol *(Skrigneg)* ; **(E)n-im ga(v)et oè hezh ga'r gountell-se plantet 'n ih feuskenn** : Il s'était retrouvé avec ce couteau planté dans la fesse *(Kergrist)* ; **Ale kreus ahe ! Bremañ a vo plantet ahe** : Allez creuse là ! On va le planter là *(Plonee)* ; **Ar reñ-s(e) so traou ha' vise chetet, gwraet un toull ha plantet barzh !** : C'étaient des trucs qu'on jetait, on faisait un trou et les flanquait dedans ! *(Kareis)* ; **Na plant(et) an divac'h ba e votenn ha touchet ba i votes kaoutchou** : Il avait enfoncé le croc dans sa botte et touché dans sa botte en caoutchouc *(Skrigneg)* ; **Gwelloc'h é domp plantañ ur bern mein war'nèoñ ! Ar mo-se pé (v)o ba'n toull renko chom barzh !** : Il vaut mieux flanquer un tas de pierre sur lui ! Comme ça lorsqu'il sera dans le trou il devra y rester *(Landelo)* ; **Ale ! Vïe plant(et) (a)nê ba ma meñchou !** : Allez ! On les flanquait dans mes manches *(Plonee)* ; **Ya, vis(e) un toull hag a blanter ar c'hoat toud dre ar memes pénn d'ond ba'n dan diw billig** : Oui, il y avait un trou et on flanquait le bois tout par le même bout pour aller sous les deux billigs *(Sant-Wazheg)* ; **Kaol ! Kaol-saout ! Kaol-pomm ! Kaol da blantañ !** : Des choux ! Des choux fourragers ! Des choux pommés ! Des choux à planter ! *(An Uhelgoat)* ; **Pé vije plantet tri benn-ed barzh vije red tenn un' maes petram a vouge** : Lorsqu'on y enfonçait trois épis de blé il fallait en enlever un ou bien elle s'étouffait *(An Uhelgoat)* ; **Pé ma plantet 'nê war an douar, ma laket ar gouel warnoñ dizhtu** : Vu que je les ai plantés en terre je les ai couverts d'un voile de suite *(Skrigneg)* ; **Ha bi oa takadou ba serten prajou, añfoñsè ar saout barzh ha chomègn plantet barzh !** : Et il y avait des zones dans certains prés dans lesquelles les vaches s'enfonçaient et y restaient enfoncées ! *(Kareis)* ; **Me 'h a d'o(be)r un toull ba'h ar jerdrin ga ma fal hag a'h a da blantañ 'naoñ ahe, den e-bed ouïo mann e-bed, den e-bed 'h ey da glask !** : Je vais faire un trou dans le jardin avec ma pelle et je vais l'enterrer là, personne ne saura rien, personne n'ira chercher ! *(Skrigneg)* ; **Plant(et) hezh ba ho meñchou, c'hwi evo ur banne dour ba'r wazh deus an traoñ pé a'h eet da gass ar saout, maes** : Fourre-le dans tes manches, tu boiras un coup de flotte au ruisseau d'en bas quand tu mèneras les vaches dehors *(Plonee)* ; **Me meus tapet anoued ahe é plantañ hezh** : J'ai pris froid là en l'enterrant *(Poullaouen)* ; **Daw oa klask un tamm douar kaled 'vid plantañ an anve 'vid go(v)eled** : Il fallait chercher un bout de terre dure pour enfoncer l'enclume pour battre *(Berrien)* ; **Hag ahe gis-se vis(e) ket kàer droad dé bil(ad) na plantañ na mann e-bed !** : Et là on n'avait guère le droit d'abattre ni de planter ni rien du tout ! *(Kleden)* ; **Plant(añ) un taol-penn ba'r c'habiten ken na ruilhet ba'r c'host-all d'ar boss ba'n toull !** : Il

flanqua un coup de tête au capitaine si bien qu'il roula de l'autre côté de la butte dans le trou ! *(An Uhelgoat)* ; **Set(e) 'benn vije pil(e)t ar re diveañ, ar reñ-h(e) vije e(rr)o sa(v)et-mat (a)darr(e), sete vije ket sec'h-tre gwech e-bed, vijent dalc'h-mad plant't !** : Donc quand on faisait tomber les derniers, ils étaient déjà redevenus bien grand, ils n'étaient donc jamais complètement secs, on les plantait constamment ! *(An Uhelgoat)*

- **En-im blantañ ba** : Se foutre dans ; **Ma vefe kontet an euriou a labour hag ar boan-benn zo bet 'h ober an dra-he, nefe ket keme(nt)-se c'hoant an dud da 'n-im blantañ ba'r *galère* hañ !** : Si on contait les heures de travail et le mal de tête que ce fut de faire ça, les gens n'auraient pas tellement envie de se foutre dans la galère hein ! *(Lannedern)*
- **Plant(añ) an tan** : Foutre le feu ; **Mad oa gwraet pugur oa plantet an tan ba'r maner** : C'était bien fait puisque le manoir fut incendié *(Landelo)*
- **Plantañ ba'n tan** : Foutre au feu / Balancer dans le feu ; **Ya, be zo bet tud devet, plantet ba'n tan** : Oui, il y a eu des gens brûlés, balancés dans le feu *(Plonee)*
- **Plantañ e vri ba** : Fourrer son nez dans ; **Un tamm marmouss 'veldin-me 'hond da blantañ e vri barzh kontchou sirïus gis-se** : Un môme comme moi allant fourrer son nez dans des histoires sérieuses comme ça *(An Uhelgoat)*
- **Plantañ pouf** : Se la raconter ; **Hemañ blij daoñ plantañ pouf** : Il aime se la raconter *(An Uhelgoat)*
- **Plantañ un tenn da *ub.* ba-kreis e benn** : Planter une balle à *qqn.* en pleine tête ; **Ha hemañ tap e revolver ha lao (a)nèoñ, plant(et) un tenn dèoñ ba-kreis e benn** : Et il prit son revolver et le tua, une balle plantée en pleine tête *(Landelo)*
- **Plantañ un tourné da *ub.*** : Flanquer une tournée à *qqn.* ; **Me zo hond da blantañ un tourné doc'h !** : Je vais vous flanquer une tournée *(Landelo)*
- **Plantañ ur vusuilh da *ub.* ba e hinou** : Enfoncer le fusil dans la gueule de *qqn.* ; **Set(u) ma soñjet plantañ ar vusuilh daoñ ba e hinou** : J'avais donc pensé lui enfoncer le fusil dans la gueule *(Poullaouen)*

**PLANTASSIONOU** [ˌplɑ̃nta'sjɔ̃:nu] : n.pl. ; Plantations

**Da lak an dud d'o(be)r plantassionou, da wellaad en-dro d'o batissou !** : Que les gens fassent des plantations, qu'ils améliorent autours de leurs bâtisses ! *(Lannedern)* ; **Hezh harz toud ar plantou vall da zond ! Ha plantassionou-ell tàent ket ! Pugur zeb (a)nê toud ! Faot ket lakad (a)nê ba'r jerdrinou-ell** : Il empêche tous les mauvais plants de venir ! Et les autres plantations ne venaient pas ! Puisqu'il les mange tous ! Il ne faut pas les mettre dans les autres jardins *(Pluskelleg)*

**PLANTER** ['plɑ̃ntər] : [***planter*** 1499] n.m. (pl. **-ien** [plɑ̃n'tɛrjən]) ; Planteur

- **Planter-pouf** : Vantard / Crâneur ; **Ar re-he zo planterien-pouf** : Ce sont des vantards *(An Uhelgoat)*

**PLAPAÑ** ['plapə] : [***plapañ*** 1992] vb. ; Bâfrer / Papoter / (se) Goinfrer

**Plapañ boued** : Manger bruyamment *(Plouïe)* ; **Dihan da blapañ** : Arrête de papoter ! *(Poullaouen)* ; **Me oa chomet da blapañ** : J'étais restée papoter *(Plouïe)*

**PLAPOUSS** ['plapus] : [***plapous*** 1919] ad. et n. épicène ; Malpropre (à table) / Barboteur (cf. **BEG-PLAPOUSS**)

**PLASS / PLESS** [plas] [plɛs] : [***placc*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['plasu] ['plɛsu]) ; Endroit / Emplacement / Domaine (ferme) / Lieu / (de la) Place (cf. **E-PLASS / BA-PLASS** ; **LEC'H**)

**A zo plass 'vi(d) tou'n dud** : Il y a de la place pour tout le monde *(Lannedern)* ; **Pless oa da lakad 'nê dreñw ar c'hreier** : Il y avait de la place pour les mettre derrière les crèches *(Ponvel)* ; **Serten plassou, ya, pugur amañ alïes vije ket gwraet...** : Certains endroits, oui, puisque souvent ici on ne faisait pas... *(Bolazeg)* ; **Ha kalz a blassou d'ar mar(e)-se oa kalz a vugale !** : Et il y avait beaucoup d'endroits à cette époque où il y avait beaucoup d'enfants ! *(Skrigneg)* ; **Ur plass pis(e) da lakad 'naoñ, petram ga(v)èh ket 'naoñ war-lerc'h** : Vous aviez un endroit pour le mettre, ou-bien après vous ne le trouviez pas *(Karais)* ; **Hañw oa ket gouest d'ob(e)r ha renket kaoud un'-all d'o(be)r un' 'n i blass !** : Il n'était pas capable de faire et il a fallu avoir un autre pour faire à sa place ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! Mad é memes-tra ! N'eus hi(n)i re e-bed goude zo tri bugel, plass so !** : Oh ! C'est bon quand-même ! Il n'y personne en trop quand bien-même il y a trois enfants, il y a de la place ! *(Skrigneg)* ; **Ba Ponvel c'hwec'h la, tri bla ma gwraet ba ur plass ha tri bla ba ur plass-ell** : Six ans à Plounévézel, j'avais fait trois ans dans un lieu et trois ans dans un autre lieu *(Karais)* ; **Ur plass oa bep tu neu'n (e)vel ar c'hadoriou-kowess ba toud, ba an ilisou-toud neuhe** : Il y avait donc un emplacement de chaque côté comme tous les confessionnaux dans toutes les églises *(Lokmarïa)* ; **Fermet moa ar plass kentañ** : J'avais loué le premier domaine *(Sant-Wazheg)* ; **Bremañ ma zo ur plass ar mo(d)-se zo hanter-kant beuc'h-laezh** : S'il y a maintenant un endroit comme ça il y a cinquante vaches laitière *(Skrigneg)* ; **Ar re na gwrïou mad oa tud ha' oa ba o flass o-hun ! O sud oa ba o douar dê ! Me(d) me meus renk(e)t pêo mé douar toud !** : Ceux qui avaient des racines solides, c'étaient des gens qui étaient dans leur propre domaine ! Leurs parents étaient dans leurs terres ! Mais moi j'ai dû payer toutes mes terres ! *(Speied)* ; **Me(d) be zo plass partoud dre-ahe mechañs, me gè(v) la n'é ket doc'h mond dé Gareis** : Mais il y a de la place partout par là j'espère, je crois que vous n'avez pas à aller à Carhaix *(Laz)* ; **Ha ma vis(e) gwraet un tamm plass daoñ, hezh zerc'hè da ledañ ha' zourè ur bern deus ar prad** : Et si on lui faisait un peu de place (à l'eau), elle continuait de s'étaler et elle irriguait une bonne surface du pré *(Kareis)* ; **Ur manèj oa ur rod ar mo(d)-s(e), as(e) oa plassou ha ase zo ur plass d'ur jô, amañ zo ur plass d'un'-ell, c'hwec'h plass vis(e) d'ur jô ba ur manèj** : Le manège c'était une roue comme ça, là il y avait des places et là une place pour une monture, ici une place pour une autre, il y avait six places pour une monture dans un manège *(Karais)* ; **Ha da glask an tress dre ur penn-all, dre pénn-pe-bénn, da zond en-dro ba'r memes plass ba an tu-all d'ar bern keuneud da glask an tress en-dro d'ond war o lerc'h** : Et de chercher les traces par un autre bout, d'un bout ou de l'autre, pour revenir

à la même place de l'autre côté du tas de branchage pour recommencer à chercher les traces pour les poursuivre *(Plonee)* ; **Daoust ha-hañw (e)ma i blass d'ond da wel 'hañw neus doret ar yar ?!** : Est-ce que c'est sa place d'aller voir si les poules ont pondu ?! *(Skrigneg)* ; **Nann, med plass zo** : Non, mais il y a de la place *(Berrien)* ; **Gwech-ell vise ket plass dalc'h-mad da dailhañ ar moc'h** : Autrefois on n'avait souvent pas d'endroit pour tailler les cochons *(Ponvel)* ; **Ar re-he oa deuet ahe toud ha' na bet kemeret tïer ahe ha' jome ahe ba'r plass** : Ils étaient tous venus là, avaient pris des maisons là et restait sur place *(Brennilis)* ; **Beñ ma blije ar ferm-mañ dê eh beñ ar re-mañ (e)n-im akorde (e)vid mond ba'r plass war-lerc'h** : Ben si cette ferme leur plaisait eh ben ils se mettaient d'accord pour aller dans le domaine ensuite *(Sant-Wazheg)* ; **Aet memes plass, memes-mod voa degoueet warlene** : Partis aux même endroit, de la même manière que ça arriva l'année précédente *(Plonee)* ; **An ivern oa ur plass ha vise gwraet tan war-horr(e) ha tan didan** : L'enfer était un endroit où l'on faisait du feu par-dessus et du feu par-dessous *(Motre)* ; **Ar plac'hed nise ur sakre plass heñ !** : Les femmes avaient une sacrée place hein ! *(Kleden)* ; **Bremañ vé essêet lakad bep-hañi ba e blass un tamm bihen kichenn d'ar mar(e)-se viche ket sellet re just deus se !** : De nos jours on essaie de mettre un peu chacun à sa place alors qu'à cette époque on ne regardait pas trop en détail ce genre de choses *(Pluskelleg)* ; **Ar re-se neus bet ar plassou mad goude-se 'è** : Ils ont eu ensuite aussi les bonnes places *(Kergloff)* ; **Tammou plassou bihen ha feurmou-kêr, ar re-he na miser ahe toud ! Ya ha me meus bet miser dé zigentañ 'e !** : De tous petits domaines et des fermes de village, ils avaient là tous de la misère ! Oui et moi aussi j'ai eu de la misère au départ ! *(Ponvel)* ; **Ba berniou plassou bihen ha traou, ar re-se vis(e) red dê mond dé zevejata** : Dans énormément de petits domaines et autres, ils devaient aller travailler à la journée *(Ponvel)* ; **Hag omp komañset ga diw veuc'h bennaket, bihen omp komañset heñ ! Amañ oa strish(o)c'h 'n traou, plass oa ket...** : Et nous avons commencé avec deux vaches, nous avons commencé petit hein ! Ici c'était plus étroit, il n'y avait pas de place... *(Plonee)* ; **Sete ba'h ur plass a oa aet hag oa pell (e)tre ar meujou oa, kar oa bet pell (e)tre an dow veus mé-keres !** : Il était donc parti dans un endroit dans lequel c'était long entre les repas, car ce fut long entre les deux repas si tu préfères *(Skrigneg)* ; **Het' omp komañset 'ha da sonañ ha da ganañ ! Oh ! Med cheñchet na, 'velt un'-all 'n hi vlass !** : Nous avons donc commencé à jouer et à chanter ! Oh ! Mais elle avait changé, comme quelqu'un d'autre à sa place ! *(Skrigneg)* ; **Nin 'n-im lake dow blam mo(d)-se ma jome un' klañw zo ur mestr ba'r plass !** : Nous nous étions mis à deux afin que si un est malade, il y a un patron dans le domaine ! *(Lannedern)*

- **Ba bl(a/e)ssou / Ba plassou** : Par endroits ; **Ba-blassou vïe gwerzhet amann** : Par endroits on vendait du beurre *(Plouïe)* ; **Ba-blassou an dra-he zepande** : Par endroit ça dépendait *(Plouïe)* ; **Ba-blassou vé gwraet tammou c'hoazh** : On le fait encore par endroit *(Plouïe)* ; **Ba-blassou vé laret d'*un fil* ur « sifelenn »** : Par endroits on nomme un fil une « sifelenn » *(Plouïe)* ; **Vise red pêo ur bern tud war ar c'hampagn, ur mevel, ur vatezh, ba-blessou devejouresed c'hoazh** : Il fallait payer un tas de gens à la campagne, un domestique, une servante, par endroits encore des journalières *(Ponvel)* ; **Ba-blassou vije gwraet an dra** : Ça se faisait par endroits *(Plouïe)* ; **Matrehe ba-blassou zo vé gwraet, med...** : Peut-être qu'on fait par endroits, mais... *(Pleiben)* ; **Ha ba-blassou oa skalierou oa sterd heñ !** : Et il y avait par endroits des escaliers qui étaient difficiles hein ! *(Kergloff)* ; **Matresse ba-blessou hañ ! Med pass din-me dé glêd** : Peut-être par endroit hein ! Mais d'après ce que j'ai entendu *(Ponvel)* ; **Berniou zo ase neu'n, ba toud ar plassou nïent ket laret mem-mod 'è !** : Il y en a alors énormément, ils ne sont pas dits non-plus de la même façon partout ! *(Plourac'h)* ; **Ar laezh tàe ba'r bak ha oas ket kap da denn 'naoñ maes, ba-blassou vise gwraet, med pass kalz** : Le lait venait dans le bac et tu ne pouvais pas l'extraire, on faisait par endroit, mais pas beaucoup *(Karnod)*
- **Ba-blassou-all / Ba-plassou-all** : Ailleurs / Dans d'autres endroits ; **Ba-blassou-all e vije a-peu-prè ar gont med neubeud** : Ailleurs il y avait à peu près le compte mais peu *(Plouïe)* ; **Ba serten plassou-all vije gwraet ar gont dit a-peu-prè** : Dans certains autres endroits on te faisait le compte à-peu-près *(Plouïe)*
- **Ba serten plassou** : Dans certains endroits ; **Ba serten plassou vise troc'het ar bara un tammig pass gwall dew drame d'espern (a)naoñ** : Dans certains endroits on ne coupait pas bien gros le pain pour l'économiser *(Plouïe)* ; **Ba serten plassou an dra-he zepand** : Par endroits ça dépend *(Lannedern)*
- **Be ba e blass e-hun** : Être sur son propre domaine ; **Oa ket tud ba o blass o-hun d'ar mar(e)-te, pass kalz, tamm bennaket matre'n** : À cette époque, personne n'avait son propre domaine, pas beaucoup, peut-être quelques-uns *(Kergloff)*
- **Be e blass ba** : Avoir sa place à ; **'Ma ket e blass kin ba'r gêr** : Il n'a plus sa place à la maison *(Plouïe)*
- **Cheñch plass** : Changer de (place / lieu) ; **Ma peus c'hoant cheñchefemp plass da weled** : Si tu veux nous changerons de place pour voir *(Lokmarïa)* ; **Chañchen ket plass da ma gamioñ ha oa unneg klïant ga o bidoniou** : Je ne changeais pas de place à mon camion, il y avait onze clients munis de leurs bidons *(Karnod)* ; **N'ounn ket ba b(e-)lec'h oa-heñw 'benn-neu'n (aha)naon, heñ neus bet chañch' plass alïes** : Je ne sais pas où il était pour-lors, il a souvent changé de lieu *(Speied)* ; **Ar loch chome war-lerc'h ha goud(e)-se gouïe deusountoñ i-hun, vïe ket cheñchet plass daoñ** : La hutte reste derrière et ensuite elle s'écroulait d'elle-même, on ne lui changeait pas de place *(An Uhelgoat)*
- **Goull plass / Goulenn plass** : Demander de faire de la place ; **Ha heñ ranke goulenn plass hag aet da wel** : Et il demanda de faire place et il alla voir *(An Uhelgoat)*
- **Kaoud e blass** : Avoir sa place ; **Ma meus ket ma vlass ba ar jeu, eh beñ mi 'h a da lec'h-ell !** : Si je n'ai pas ma place dans l'affaire, eh ben je vais ailleurs *(Kallag)* ; **Essêiñ chom ba ur sistem ha' bermet da tou'n dud da gaoud o blass, n'é ket aes !** : Essayer de rester dans un système qui permet à tout le monde d'avoir sa place, ce n'est pas facile ! *(Lannedern)*
- **Kaoud plass** : Avoir de la place ; **Müoc'h a blass deus, müoc'h-müañ deus o vlass bremañ (e)vid doa d'ar mar(e)-se** : Ils ont plus de place, ils ont de plus en plus de place maintenant, plus qu'ils n'avaient à cette époque-là *(Kallag)*
- **Klask plass** : Chercher une place ; **Klask un tamm boued ha klask plass da lojañ deus an nos neu'n, ba krow ar saout** : Chercher un peu de nourriture et chercher alors un endroit pour loger la nuit, dans l'étable *(Poullaouen)* ; **Ha oa deut hemañ (iv)è da lec'h oa aet an heñi-all (iv)è da glask plass da vevel (iv)e** : Et il partit également là où l'autre alla demander une place comme domestique aussi *(Landelo)*

- **Plass ar sell war *ub.*** : *Qqn.* étant le centre d'attention ; **Plass ar sell zo war'ha(no)mp ahe** : Là nous sommes le centre d'attention *(Brennilis)*
- **Roiñ plass da** : Donner de la place à / Faire place à ; **Roiñ plass d'ar re-yowank, an dra-s(e) meus bet lar(e)t 'vi(d) ar wech toud** : Donner la place aux jeunes, ça je l'ai toujours dit *(Kleden)* ; **Friket nije 'nê, pugur ma renket 'h aretal ha reiñ plass dê ha oagn é treujiñ « kakakakakakak ! » seizh da-heul an tad hag ar vamm ! Re-wenn !** : Il les aurait écrasés, puisque j'ai dû m'arrêter et leur donner la place alors qu'ils traversaient « kakakakakakak ! » sept à la suite du père et de la mère ! Des blancs ! *(Skrigneg)* ; **Bremañ on deut re gozh ! Sete rôet plass d'ar re-yowank bremañ !** : Je suis maintenant devenu trop vieux ! Donc faites place aux jeunes maintenant ! *(Plonee)*
- **Troiñ war ar plass** : Tourner dans le vide ; **Hemañ oa ur pezh ha' vis(e) ba'r rod 'è, ma vïe ket bet hezh, ma nïe ket bet kraniou ar mo(d)-se, ar rod nis(e) troiet war ar plass** : C'était une pièce qui était aussi dans la roue, s'il n'y avait pas celui-là (boîte d'essieu), s'il n'avait pas eu d'ailettes comme ça, la roue aurait tourné dans le vide *(Kareis)*
- **War ar plass** : Sur place ; **Ma vise bet gallet mond da gargañ 'nê war ar plass** : Si on avait pu aller les charger surplace *(Brennilis)* ; **Pa oa digasset hezh kozh war ar plass** : Lorsqu'on amena ce vieux sur place *(Ponvel)* ; **Dïaes moned-kuit ha bremañ a gavfent gwelloc'h kaoud o labour war ar plass** : C'est difficile de partir et maintenant ils préfèrent avoir leur travail sur place *(Skrigneg)*

**PLASSAÑ / PLASSIÑ / PLESSAÑ** ['plas(ə/i)] ['plɛsə] : [***plaçza*** 1732] vb. ; Placer

**Plakañ 'naoñ, treiñ anaoñ ha plassiñ 'naoñ** : Le plaquer, le tourner et le plasser *(Skrigneg)* ; **D'ar re-all voa plasset mad a-peu-prè toud a-walc'h** : Les autres étaient à-peu-près bien placés *(Plonee)* ; **Hag e oa plass' ar billig war peb-heñi d'anê** : Et on plaçait la billig sur chacun d'eux *(Sant-Wazheg)* ; **Red dê chom krog ba'r lec'h hag a oaint plesset (a-)benn chom en o sa !** : Ils devaient rester accrochés là où ils étaient placés afin de rester debout *(Kergrist)*

**PLASSENN** ['plasɛn] : [***placenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [pla'sɛnu]) ; Place (en ville, au bourg)

**Riñset ar blassenn** : La place est vidée *(Ar Fouillez)* ; **Ha vije tud é kanañ hag é tañsal ha da zañsal ha kanañ da zañsal war ar blassenn** : Et il y avait des gens qui chantaient, qui dansaient et qui chantaient du kan-ha-diskan sur la place *(An Uhelgoat)* ; **Aet oa hezh ar mo(d)-se tre da-beked lein ar blassenn** : Il était allé comme ça jusque le haut de la place *(An Uhelgoat)* ; **Goude-se oaint é hond (a)darre ha' gleent tud é tiskutiñ war ur blassenn en tu mennaket** : Après ça ils allèrent de nouveau et entendirent des gens discutant sur une place quelconque *(Plouïe)* ; **Pa oan deut deuh ar skoul, kreis-toud war ar blassenn 'n eno oa ur marc'hadour-sivi** : Lorsque je revins de l'école, tout d'un coup sur la place s'y trouvait un marchand de fraises *(Ar Fouilhez)* ; **Petram war 'r blassenn ba Uhelgoat, de(v)ezh foar Uhelgoat vije staliou, sete vije voien da breniñ** : Ou-bien sur la place à Huelgoat, le jour de la foire d'Huelgoat il y avait des étales, on pouvait donc acheter *(Ar Fouillez)*

**PLASTIK** [plastik] : [***plastik*** 1970] ad. ; Plastique (matière)

**Ale ! (E)ma an tüio plastik ahe gis-se, ale dao ! Hag isseet ha reüssisset !** : Allez ! Le tuyau plastique est là comme ça, allez vlan ! Essayé et réussis ! *(Skrigneg)* ; **Neuhe heus kimed prenañ bremañ loaiou-owr da zibiñ 'nê pe petramant un tamm hini en plastik ahe gis-se, just da daped dow pe dri damm** : Tu n'as alors qu'à acheter maintenant des cuillers en or pour les manger ou-bien une petite en plastique là comme ça, juste pour prendre deux ou trois morceaux *(Skrigneg)*

**PLASTR / PLATR** [pla(s)t(ʳ)] : [***plastr*** 1499] n.m. ; (du) Plâtre / & Emplâtre

✗ *syn.* : *(emplâtre)* ***palastr***

◆ Emplâtre ; **Plastr-linad vije lakeet war da vruched ahe** : On te mettait un emplâtre d'ortie là sur la poitrine *(Skrigneg)*

◆ (du) Plâtre ; **Daon ! Kass(e)t oa d'an ospital da lakad platr blam d'i ziwh(a)r da gregiñ mad goude** : Dam ! Il fut amené à l'hôpital pour mettre un plâtre pour que ses jambes prennent bien après *(Skrigneg)* ; **Ur stal ya, massonïaj ha tôer, charpantier, ameunuser ha plat** [plɑ:-t]**, beb sort a ree, pezh vije ka(v)et d'o(be)r** : Un magasin oui, maçonnerie et couvreur, charpentier, menuisier et de plâtre, il faisait de tout, ce qu'on trouvait à faire *(Kalaner)*

**PLASTRAÑ PLATRAÑ** ['pla(s)trə] : [***plastra*** 1659] vb. ; Plâtrer

**Ma breu(r) oa ganet mo(d)-se ! Hag a oa disjontet à chechañ 'naoñ, pugur a oa enob-garzh ha oa renket platrañ 'naoñ goude** : Mon frère était né comme ça ! Il fut luxé en le tirant, puisqu'il était en siège et il fallut ensuite le plâtrer *(Skrigneg)*

**PLATO** ['plato] : [***plato*** 1992] n.m. (pl. **-jou** [pla'to:ʒu]) ; Plateau

✗ *syn.* : ***pladenn***

**Mé dad na pil(et) diw wênn-derw ! Ha oa troc'het-hè ba'r siri ha gwraet platojou gat(e) ha oa deuet Jañ-Maï ga i benvijou, eñstal(et) ar bank-artisan ba'r grañj** : Mon père avait abattu deux chênes ! Ils furent coupés dans la scierie et on en fit des plateaux, Jean-Marie était venu munis de ses outils, l'établi fut installé dans la grange *(Kleden)*

**PLED / PLE** [ple.(d-t)] : [***plet*** 1557 ; ***ple*** 1903] n.m. ; cf. ➢

✗ *cf.* : ***evezh***

- **Taol-ple** : Prendre garde ; **Tao(l)-ple(d) mad da daped ba(r)zh d'assïed hag a zebi ket 'nê !** : Fait bien attention de na pas prendre dans ton assiette quelque chose que tu ne mangeras pas ! *(Skrigneg)* ; **Ah ! Taol ple mad ! Goûd da-beked p(e)-lec'h mond ! Kar n'efomp ket d'o(be)r kasellig dit !** : Ah ! Prends bien garde à toi ! À savoir jusqu'où aller ! Car nous n'allons pas te soutenir pour marcher ! *(Skrigneg)*

**PLEG** [ple:g-k] : [***plec*** 1037] n.m. (pl. **-ou** ['ple:gu] **-chou** [plekʃu]) ; Pli / Ourlet / Virage

**D'ond war an hent d'ond da Ginoualc'h, ahe so ur sort pleg krenn** : Pour venir sur la route qui va à Quinoualc'h, là il y a une sorte de virage serré *(Berrien)* ; **Lod ouïe lak o arc'hant ba pleg ar liñseriou** : Certains avaient pour habitude de mettre leur argent dans le pli des draps *(Sant-Wazheg)* ; **Sete oa-hañw lak(et) tre naw bleg ba'n toull** : On le mit donc exactement en neuf plis dans le trou *(Landelo)* ; **N'eus keme(d) an ti zo ba ar pleg goud(e) ar rinier zo deus Skrigneg** : Il n'y a que la maison qui se trouve au virage après la rivière qui est de Scrignac *(Plourac'h)*

- **Tap ar pleg** : Prendre le pli ; **Hemañ na tap ar pleg d'hond d'evo ur bann'h ba diw ostaliri** : Il avait pris le pli d'aller boire un café dans deux bars *(An Uhelgoat)*
- **Tap e bleg** : Prendre son virage ; **Tieñ-Boñ na tap e bleg, reñket e garr ha komañs dé gassed (a-)dreñw** : Tiens-Bon prit son virage, rangea sa charrette et commença à reculer *(Kleden)*

**PLEGAÑ** ['ple:gə] : [***plegaff*** 1499] vb. ; Plier / Se pencher (en avant) / Replier (oreilles) / Virer (changer de direction)

**Ha pleget, troñset lostenn hi hiñvis** : Et penchée, sa queue de chemise retroussée *(Poullaouen)* ; **Ha vijes pleget, 'houzoh walc'h, (a)taw pa(d a)n de** : Et tu étais plié, tu sais bien, tout le temps toute la journée *(Plouïe)* ; **E ziwskouarn pleget** : Les oreilles repliées *(Poullaouen)* ; **Ar c'hantonierien vije alïessoc'h en o saw 'vid pleget** : Les cantonniers étaient plus souvent redressés que pliés *(Skrigneg)* ; **Ha pleget ba'n tu di-barzh hag ur c'houchad-avalou (a)darre** : On pliait l'intérieur et une nouvelle couche de pommes *(Skrigneg)* ; **N'eegn ket 'n-eñwn d'ar penn tre, (a-)benn digoueo, ar re-h(e) blege un tamm bihen** : Ils n'allaient pas tout droit exactement jusqu'au bout, pour y arriver, ils viraient un petit peu *(Plouïe)* ; **Pleg(añ) p(e)t(r)am to(rr)iñ ! Ma blegi ket dorri ! Sete ar mod-se...** : Plier ou casser ! Si tu ne plies pas tu casses ! Voilà... *(Plonee)* ; **Setou ga'n dra-he oc'h oblijet da blegañ c'hoazh ha neuhe é daw doc'h chilow ar pezh zo laret doc'h** : Donc avec ça tu es encore obligée de plier et il te faut alors écouter ce qu'on te dit *(Plonee)* ; **Ha oa daw plegañ ha plegañ ijel hañ ! Ha da gein dape ma'hat ma oa ket mad da gein** : Et il fallait se plier, se plier bas hein ! Et probablement que ton dos attrapait s'il n'était pas bon *(Berrien)* ; **Meus bet gwel(e)t hag un' vije ha' vije pleget i dro(a)d daoñ ha laket war penn i zowlin ha vije un' 'telc'hen 'naoñ** : J'ai eu vu, il y en avait un qui avait le pied plié qu'il mettait sur les genoux et un qui le tenait *(Skrigneg)* ; **Ha hañw 'tigoueo 'è fass d'ar c'habiten ha na pleget 'n-ur zigoueo d'an nec'h ha 'n-ur zispleg(añ) : Plant(añ) un taol-penn ba'r c'habiten ken na ruilhet ba'r c'host-all d'ar boss ba'n toull !** : Il arriva également face au capitaine, il se pencha en arrivant en haut et se redressa : Il flanqua un coup de tête au capitaine si bien qu'il roula de l'autre côté de la butte dans le trou ! *(An Uhelgoat)*

- **Plegañ e zowlagad** : Baisser les yeux ; **Pa'h ee dowlagad sellou hezh war'naoñ ranke plegañ e zowlagad !** : Lorsque son regard allait dans sa direction il devait baisser les yeux ! *(An Uhelgoat)*

**PLEGÉRES** [ple'ge:rəz-s] : [***plegerez*** 1931] n.f. (pl. **-ed** [plege're:zəd-t]) ; Plieuse / Ramassette

**(E)vid o(be)r drammou ha (e)vi(d) ar c'her(v)eou goude-se ga'r blegéres** : Pour faire des javelles et pour les liens ensuite avec la ramassette *(Berrien)*

**PLÉN / PLIN** [ple:n] [plẽ:n] [pli:n] : [***plen*** 1499] ad. & n.m. ; Horizontal (-e) / Plain / Régulier (-ère) / Régulièrement / Uni (-e)

**N'é ket kompes, n'é ket plén, displén** : Il n'est pas plain, il n'est pas plain, irrégulier *(Bolazeg)* ; **Ha gou(de)-se oa-ñw aet ahe war ar leur ! Brem(añ) (e)ma-hi plén, 'benn-neuhe oa ket plén !** : Et ensuite il partit là sur l'aire ! Maintenant elle est plane, pour-lors elle ne l'était pas ! *(Plonee)* ; **Hezh zo un dèn na ket bet (e)n-om okupet deus merc'hed mod e-bed ataw mod-se, chomet dalc'h-mad sïoul ha plén dalc'h-mad** : C'est un homme qui ne s'est jamais occupé des femmes d'une aucune manière, toujours comme ça, constamment resté calme et régulier *(Plouïe)* ; **Un dreujenn vije laket war-gourr(e) an treig da zelc'hen, 'velt un treber oa, blame(d) daoñ da gaoud plass da chom plén 'è** : On mettait une traverse sur les pieds pour soutenir, c'était comme un chevalet, pour qu'il ait de la place pour aussi rester horizontal *(Skrigneg)* ; **An dra-s(e) vïe daw doc'h 'ho(be)r plén ha deuskin memes-tra lar oah ar mestr ha 'benn pé vis(e) echuet toud an dud ga(v)e da lared deuhoudoc'h, hezh so ur gwass hañ ! Heñ oar labourad !** : Il vous fallait faire ça régulièrement et monter quand-même que vous étiez le maître et quand vous aviez fini tout le monde trouvaient à dire de vous, c'est un costaud hein ! Il sait travailler ! *(Kleden)*

- **Bale plén** : Marcher droit ; **N'int ket kin 'vi(d) bale plén** : Ils ne sont plus capables de marcher droit *(Poullaouen)*
- **Be e rewr war ar plén** : Être à la dèche ; **Ha ma neuhe vé ket klêt ar goukoug kano (a-)benn an naw deus mis-ebrel vé é rewr war ar plén** : Si on n'entendait pas le coucou avant le neuf avril c'est qu'il est à la dèche *(Kleden)*
- **Koef plén** : Coiffe simple (sans dentelles, coiffe de deuil) ; **Ar c'hoef a vije bordou dantelezh ha renket vijes beañ in kañw ur bla, oa ur c'hoef plén hag a ha ket droed da zougen dantelezh !** : La coiffe possédait des bords en dentelle et tu devais être en deuil un an, il y avait une coiffe simple et tu n'avais pas le droit de porter de la dentelle ! *(Skrigneg)*
- **Lakad *udb.* plén** : Aplanir *qqchose* / Régulariser *qqchose* ; **Goûd lak ar boem plén** : Savoir régulariser le sillon *(Plouïe)* ; **Da lak anèi plén goude 'benn a sec'he** : Pour l'aplanir (le sol) avant qu'il ne sèche *(Skrigneg)* ; **Hag a lod-all neuhe, ga o chelp, a lake ar reñ-he plén ha sterdañ 'nê ha o(be)r 'nê kempenn !** : Et d'autres alors,

munis de leur serpe, les régularisaient et les serraient pour bien les faire proprement ! *(Skrigneg)* ; **Ha lec'h be zo bet un' ha' lake an douar goude vïent trôet (e)vel un daol ahe 'his-se ha lake (a)nê plén, toud braw** : Et là où il y en a eu un qui mettait la terre comme une table comme ça après qu'elle eut été labourée et l'aplanissait, toute belle *(Plouïe)*

**PLÉNENN** ['ple:nən] : [***plænenn*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [ple'nɛnu] [ple'nenu]) ; Plaine

**Kar bet zo bet ur mar(e) ha 'h ee tud dé c'hwénn(añ) betrabes ba'r plénénnou ba *la Beauce* du-nt** : Car il fut une époque où les gens allaient sarcler les betteraves dans les plaines de la Beauce là-bas et ils *(Kleden)* ; **Ah ya ! Med gouneet oa ar bresel, med n'é ket ar vartoloded, n'é ket ar soudarded na bet ar plénennou hañ !** : Ah oui ! Mais la guerre était gagnée, mais ce ne sont pas les marins, ce ne sont pas les soldats qui ont eu les plaines hein ! *(An Uhelgoat)* ; **Sell ! Ahe (e)ma ar plénennou ! Ar re-he ! Ar plénennou-te ! Ar re-he vo demp toud ! Pa momp gouneet ar vresel amañ gi-mañ, ar re-he vo demp toud !** : Regardez ! Les plaines sont là ! Celles-là ! Ces plaines-là ! Elles seront toutes à nous ! Quand nous aurons gagné la guerre ici-même, elles seront toutes à nous ! *(An Uhelgoat)*

**PLEÑCH** [plɛ̃jʃ] : [***plaing*** 1633] n.m. (pl. **-ou** ['plɛ̃jʃu]) ; Planche (cf. **PLANKEN**)

**Renket vije an taoliou, gwraet ga tretoiou ha pleñch** : On rangeait les tables, faites de tréteaux et de planches *(An Uhelgoat)*

**PLENENNAD** [ple'nɛnəd-t] : [***pleanennad*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [plenɛ'nɑ:du]) ; Étendue de

**Ur blénennad douar** : Une étendue de terre *(Poullaouen)*

**PLEUMPENN** ['plœ̃mpɛn] : [***pleumpenn*** 1992] n.f. ; Belle femme / Belle (chérie)

✗ *syn.* : ***boked, feukenn, fleurenn, pompinenn, steredenn*** ; & *cf.* : ***kañfantenn, korved***

**Houmañ zo ur bleumpenn** : C'est une belle femme *(Plouïe)* ; **Diw bleumpenn 'velde(mp)-ni** : Deux belles femmes comme nous *(Skrigneg)* ; **Gwraet noant deusouti ur bleumpenn** : Ils avaient fait d'elle une beauté *(An Uhelgoat)* ; **Ne oa ket ur bleumpenn neuhe ?** : Alors ce n'était pas une belle femme ? *(Plouïe)* ; **Ha kaos e-bed deus e bleumpenn ? N'é ket bet wel e bleumpenn neuhe ?** : Et il n'a pas parlé de sa belle ? Alors il n'est pas allé la voir ? *(Skrigneg)* ; **Ha oan ur bleumpenn heñ ! Ha goûd kaoseal ga'n dud heñ ! Ya, ar re-s(e) so kontant dou-ouiñ, ma haotr !** : J'étais une belle femme hein ! Et je sais parler aux gens hein ! Oui, ils sont contents de moi, mon garçon ! *(Plourac'h)* ; **Bon 'ha ! Ni p(a) oa 'n-om ga(v)et, m(a) haotr-kaezh, oa laket ba'h ar sal vraw ene, paotr-kaezh, deut ur bleumpenn da servijiñ 'ha(no)mp da houll diganemp petra gemerchomp** : Bon ma foi ! Nous, lorsqu'on se retrouva, mon pauvre, nous fîmes placées dans la belle salle là, mon pauvre, une belle femme pour nous servir et nous demander ce que nous prendrions *(Skrigneg)*

**PLEUÑ** [plœ̃:] : [***pluff*** 1499] coll. (sing. **-enn** ['plœ̃:nən] sing. pl. **-ennou** [plœ̃'nɛnu]) ; Plumes

**Ur bleuñenn da lakad war un tok** : Une plume pour mettre sur un chapeau *(Lannedern)* ; **Ur bleunenn-yar** : Une plume de poule *(Lannedern) ;* **Amañ vé kalz pleuñ** : Ici il y a beaucoup de plumes *(Lannedern)* ; **Ha beañ zo lod so alerjik deuh ar pleuñ** : Et certains sont allergiques aux plumes *(Skrigneg)* ; **Ha oa ket marw tre c'hoazh pé oamp kroget da denn hi bleuñ diwar'nèi !** : Elle n'était pas tout à fait morte lorsque nous avions commencées à lui enlever les plumes *(Karnod)* ; **Goude neuhe vije karget ur pleuñeg ga pleuñ** : Alors après on chargeait le traversin de plumes *(Skrigneg)* ; **Un ambarasséres, n'eus kem(ed) lak(ad) ur bleuñenn dèi ba' he rèr, houzh nijefe** : Une frimeuse, il suffit de lui mettre une plume dans le cul et elle s'envolerait *(Laz)*

**PLEUÑEG** ['plœ̃:ᵊg-k] : [***pluffec*** 1499] n.m. ; Traversin (literie)

✗ *syn.* : ***pennvele*** ; & *cf.* : ***kou-pie, orilher, pallen, tapiss***

**Hag un orilher vije laket war ar pleuñeg** : Et on mettait un oreiller sur le traversin *(Skrigneg)* ; **Ur holc'hed, un tapiss hag ur pleuñeg ! Ha ar pleuñeg vije pell 'è, pugur oa keme(d) an dra-he ! Ha tomm vije gate !** : Une couette, une couverture et un traversin ! Et c'était aussi un traversin de balle, puisqu'il n'y avait que ça ! On avait chaud avec eux ! *(Skrigneg)*

**PLEUÑIÑ / PLEUIÑ** ['plœ̃:i] ['plø:i] : [***pluñviñ*** 1992] vb. ; Plumer / Déplumer / Baiser (vulg.) (cf. **KOKAÑ, KWEKAÑ**...)

**E soñj zo pleuñiñ houzh** : Il a dans l'idée se la faire / Il a dans l'idée de tirer son coup *(Plouïe)* ; **Pleuñet neus ar c'hog ar yar** : Le coq est monté sur la poule *(Plouïe)* ; **Oh sur a-walc'h neus pleuñet (a)nèi** : Oh il l'a sûrement baisée *(Plouïe)* ; **Hag ar yar tre hom-diw ahe ha pleuet hei ! Gast ! Med mamp ket laket 'nèi ba dour berved na mann e-bed hañ !** : Et la poule là entre nous deux et nous la plumions ! Putain ! Mais nous ne l'avions pas mise dans le l'eau bouillie ni rien hein ! *(Karnod)*

**PLIJADUR / PIJADUR / PLUJADUR** [p(l)i'ʒɑ:dyr] [pli'ʒè:dyr] [ply'ʒɑ:dyr] : [***pligadur*** 1499] n.f. (pl. **-iou** [pl(i/y)ʒa'dyrju]) ; Animation / Plaisir

◆ Animation ; **Oh ya ! Neuhe vije plijadur !** : Oh oui ! Il y avait alors de l'animation ! *(Skrigneg)* ; **Gwich-all vije plijadur 'è, 'n ur mod** : Il y avait aussi de l'animation autrefois, d'une certaine manière *(Skrigneg)* ; **Sete pé zigoueemp assames vê plijadur, sete mé c'hoant d'ond** : Quand on se retrouvait donc ensemble il y avait de l'animation, j'avais donc envie de venir *(Skrigneg)* ; **Sete omp bet pourmen barzh Milizac, an dra-he zo parres ar blijadur** : Nous somme donc allés nous promener à Milizac, ça c'est la paroisse de l'animation *(Skrigneg)* ; **Hag ahe vise plujadur, ar re-yowank vis(e) toud (a)ssames ha vise gwraet ar fèt deus ar gooñw** : Et il y avait là de

l'animation, les jeunes étaient tous ensembles et on faisait la fête l'hiver *(Lannedern)* ; **Eh beñ didoñ benn kass ar re-he kuit goud(e)-se an dra-he oa bet ur blijadur hañ !** : Eh ben dis donc avant de les faire partir ensuite il y eut de l'animation hein ! *(Plouïe)* ; **Vis(e) ket memes frikou 'vel bremañ, med plijadur vis(e) ! Ah ya ! Plijadur vis(e)** : Ce n'était pas le même banquet que maintenant, mais il y avait de l'animation ! Ah oui ! Il y avait de l'animation *(Ponvel)* ; **Ha oa i-hun en-dro d'ar chidour(e)n ! Oh ! Ene oa bet ur blijadur ma haotr-kaezh-mañ !** : Il était tout seul autour du chaudron ! Oh ! Il y eut de l'animation mon pauvre ! *(Skrigneg)* ; **Daon ! Ahe vé plijadur ! Houzoh walc'h ha pudur gweliou zo ha plass zo ha n'é ket sañsubl !** : Diantre ! Là y a de l'animation ! Vous savez bien et puisqu'il y a des lits, de la place et que ce n'est pas grave ! *(Skrigneg)* ; **Ar re ouïe kanañ gane hag an dud zañse, vïe gwraet un tamm fèt mo(d)-se ha viser ket pa'n nos 'vel-just, med vïe gwraet un abad(e)nn 'vid kaoud un tamm plujadur, ar blujadur oa ar mo(d)-s(e) !** : Ceux qui savaient chanter chantaient et les gens dansaient, on faisait une petite fête comme ça, pas toute la nuit bien sûr, mais on faisait une séance pour avoir un peu d'animation, c'était ainsi ! *(Lannedern)*

◆ Plaisir ; **Ga hezh é ur blijadur be (é) labourad** : C'est un plaisir de travailler avec lui *(Plouïe)* ; **Un tamm deus toud vis(e) daw o(be)r, med ga plijadur !** : Il fallait faire un peu de tout, mais avec du plaisir ! *(Lokarn)* ; **Pé vije c'hoant d'o(be)r plijadur d'ar vugale, « lall bihen » vije lar(e)t dê-gn** : Lorsqu'on voulait faire plaisir aux enfants, on leur disait « petit chou » *(Skrigneg)* ; **Ha an dra-he ree plijadur dê ! Oyow ! Ahe vïe mall gwel ar sul 'tond heñ !** : Et ça leur faisait plaisir ! Oyow ! Là on avait hâte de voir le dimanche arriver hein ! *(Kolloreg)* ; **Ar mod-se ouïe an dud badinañ 'tresse ha c'ho(a)rzhin ha kemer plijadur ha dikrïañ an dud 'vel-just** : Ainsi les gens avaient l'habitude de plaisanter entre eux, de rire, de prendre du plaisir et de décrier les gens bien sûr *(Lannedern)* ; **Plijadur ha skrijadur** : Plaisir et frémissement *(Poullaouen)* ; **Pad ar rest deus i amzer noè ket bet plijedur kin** : Pendant le restant de ses jours il n'eut plus de plaisir *(Kergrist)* ; **Ha (e)vid kaoud un tamm plijadur assames** : Pour avoir un peu de plaisir ensemble *(Plouïe)* ; **Mond a-walc'h rin ma vank kemed an dra-se doc'h vo ur blijadur din** : J'irai volontiers s'il ne vous faut que ça ce sera pour moi un plaisir *(Plonee)* ; **Ha setu me lare dê ma ree plijadur dê kemer un' : kass ur galoñ lambig gante** : Et je leur disais donc d'en prendre un si ça le faisait plaisir : d'emporter un galon d'alambic *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Toud an dud nij(e) plijadur (me)memes-tra** : Tout le monde prenait quand-même du plaisir *(Skrigneg)* ; **Daw é dit kaoud tud ha' anev mod-all an dud na gemeront ket plijadur** : Il faut que tu trouves des gens qui connaissent sinon les gens n'y prendront pas de plaisir *(Skrigneg)* ; **Me(d) ur gomz na laret din ha' na ket gwraet plijadur din** : Mais il me dit un mot qui ne me fit pas plaisir *(Kallag)* ; **Ha ni pé mijemp un dra mennaket oa ur blijadur !** : Et nous lorsque nous avions quelque chose c'était un plaisir ! *(Skrigneg)* ; **Ha bremañ weles ket kement-se ar vugale kaoud plijadur ga mann e-be(d) !** : Et maintenant tu ne vois pas tellement les enfants avoir du plaisir avec rien du tout ! *(Skrigneg)* ; **Ya, ur blijadur so bet ga'r beïsanted 'wel ar re-yowank** : Oui, ce fut un plaisir pour les paysans de voir les jeunes *(Poullaouen)* ; **Ma é bet Job ahe mïemp plijadur ! Mallezh an' Doue !** : Si Job avait été là nous aurions eu du plaisir ! Nom de Dieu ! *(Plouïe)* ; **Blamor d'o(be)r plijadur d'Yvonne 'h añw da wel ar medussin !** : Afin de faire plaisir à Yvonne je vais voir le médecin *(Skrigneg)* ; **Ha mijemp plijadur 'hond ba'n heñchou kozh ha 'n traou mo(d)-se da glask neizhou** : Et nous avions du plaisir à aller sur les vieux chemins et les trucs comme ça pour chercher des nids *(Skrigneg)* ; **Ur blujadur oa gwel(ed) (a)nèoñ labour(a)d ! Ah ya ! Traou ar mo(d)-s(e) weloc'h ket kin heñ ! Ma pïe bet gwel(e)t (a)nèoñ labour(a)d...** : C'était un plaisir de le voir travailler ! Ah oui ! Vous ne verrez plus des trucs comme ça hein ! Si vous l'aviez vu travailler… *(Kleden)*

- **Amzer (a) blijadur** : Temps de plaisir ; **Med red oa demp komer amzer (a) blijadur pé vise ket an tad ba'r yêr !** : Mais nous devions prendre du temps de plaisir lorsque le père n'était pas à la maison ! *(Karnod)*
- **Kaoud plijadur deus *ub.*** : Avoir de l'affection pour *qqn.* ; **Me(d) me mis(e) plijadur deus houzh ! Da sul ree-hi kig-soubenn just a-walc'h** : Mais j'avais de l'affection pour elle ! Le dimanche elle faisait justement du pot-au-feu *(Kleden)*
- **Lakad plijadur mesk an dud** : Faire naître du plaisir parmi les gens ; **Lakad plijadur mesk an dud tàe ahe da brejiñ** : Faire naître du plaisir parmi les gens qui viennent là se restaurer *(Plourac'h)*
- **Paotr a blijadur** : Animateur (*qqn* qui met de l'animation) ; **Ha ma zad oa ur paotr a blijadur hardi !** : Et mon père était un super animateur ! *(Skrigneg)*
- **Ur barti plijadur** : Une partie de plaisir ; **Ya, an dra-s(e) meus gwraet, ya ha c'hoazh n'é ket ur barti plujadur 'nèi !** : Oui, j'ai fait ça, oui et encore ce n'est pas une partie de plaisir ! *(Speied)*

**PLIJAÑ** ['pli:ʒə] : [***pligaff*** 1499] vb. ; Plaire / Aimer

**Ya, me blija se din-m(e)** : Oui, moi j'aime ça *(Ponvel)* ; **Hag ar c'heseg blije din !** : Et les chevaux me plaisaient ! *(Skrigneg)* ; **A blije daoñ mond pelloc'h** : Il aimait aller plus loin *(Skrigneg)* ; **Me blije diñ kontañ ganti** : J'aimais parler avec elle *(Skrigneg)* ; **Plij a ra daoñ kemer faot ba'r re-all** : Il aime bien critiquer les autres *(Plouïe)* ; **Ah ya ! An dra-h(e) blije dê 'ha !** : Ah oui ! Ma foi ça leur plaisait ! *(Skrigneg)* ; **Heñ oa klas(k) chom ba Paris, me(d) me blije ket Paris din** : Il cherchait à rester sur Paris, mais moi je n'aimais pas Paris *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Te zigor an nor d'ar re a blij dit hag ar re a blijont ket a vé lesket da val(e)** : Tu ouvres la porte à ceux qui te plaisent et ceux qui ne te plaisent pas sont laissés cheminer *(Berrien)* ; **Mi ma blije ar mignañ toud din-me** : Ce qui me plaisait le plus *(Plouïe)* ; **Be zo lod ha blij ket dê labour ar re-all gwech e-bed** : Il y en a certains qui n'aiment jamais le travail des autres *(Plouïe)* ; **Me blij din kleed ar radio** : J'aime entendre la radio *(Berrien)* ; **Houm(añ) a blije kalz ar baotred dèi** : Elle aime beaucoup les garçons *(Plouïe)* ; **Blij ket hi c'hoar dèi in mod e-bed !** : Elle n'aime pas du tout sa sœur ! *(Skrigneg)* ; **Gwelloc'h a blije ar c'heseg daoñ (e)vid ar saout** : Il préférait les chevaux aux vaches *(Skrigneg)* ; **Blije ket ma mamm dèi** : Ma mère ne lui plaisait pas *(Plouïe)* ; **Ahe blij dê be** : Ils aiment être là *(Plouïe)* ; **Plij a ree (a)nèi gantañ** : Elle lui plaisait *(Kergrist)* ; **Ha plij a ree hezh dèi** : Il lui plaisait (à elle) *(Kergrist)* ; **Pep hini a ra (e)vel blij daoñ** : Chacun fait comme il lui plaît *(Berrien)* ; **Me(d) an dud a'h a ga'r re blij dê !!!** : Mais les gens vont avec ceux qui leur plaisent ! *(Skrigneg)* ; **Ar butun blij ket dê, ar moged blij ket dê** : Elles (abeilles) n'aiment pas le tabac, elles n'aiment pas la fumée *(Laz)* ; **Ar reñ-he dap tïer da blijed dê 'è, lem a vijent ressevet a-peu-prè** : Ils prennent des maisons qui leur plaise aussi, là où ils étaient à-peu-près bien reçus *(Skrigneg)* ; **Pe-sort tamm blijo dec'h, Catherine ? – Oh beñ 'hond d(a) dape(d)**

**hemañ neu'n !** : Quel morceau vous plaira-t-il, Catherine ? – Oh ben je vais alors prendre celui-ci *(Kareis)* ; **Daon ! Pep-heñi anee e loned hag a rene anê deus ur mod blije daoñ ar gwellañ** : Dam ! Chacun connaissait ses bêtes et les dirigeait d'une façon qui lui plaisait le mieux *(Plouïe)* ; **Beñ ma blije ar ferm-mañ dê eh beñ ar re-mañ (e)n-im akorde (e)vid mond ba'r plass war-lerc'h** : Ben si cette ferme leur plaisait eh ben ils se mettaient d'accord pour aller dans le domaine ensuite *(Sant-Wazheg)* ; **Ha da roiñ d'an hini nije plijet dê, neu'n d'ar re vise aet gate, ar re nisent kemeret** : Et à donner à celui qui leur aurait plu, alors à ceux avec qui elles iraient, ceux qu'elles prendraient *(Plonee)* ; **An heñi blije dèi ha neuhe an hini noa gwraet he choas war'nèoñ** : Celui qui lui plairait (à elle) et donc celui sur lequel elle avait fixé son choix *(Plonee)* ; **Me blij din pé ran-me un dra menneket be sur deus pezh a laran** : Moi j'aime bien quand je fais quelque chose être sûr de ce que je dis *(Plourac'h)* ; **Med me blij din kaoud ur bann'h gwin da ma lein !** : Mais moi j'aime bien avoir un coup de vin à mon dîner ! *(Skrigneg)* ; **Plij a ra dit ?** : Ça te plaît ? *(Skrigneg)* ; **Hag an dra-he, ar vugale blije an dra-he dê gwel(e)d, houzoh walc'h ! Daon ya !** : Et ça, les enfants, ça leur plaisait de voir ça, vous savez bien ! Dam oui ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! An dra-he blije ket din kalz 'ha ! N'on ket 'vid lared 'hat ! An dra-he n'interesse k(et) aha(no)n-me** : Oh ma foi ça ne me plaisait pas beaucoup ! Je ne peux pas dire alors ! Ça ne m'intéressait pas *(Skrigneg)* ; **Pé teue da zivejañ du-mañ blije ar yod-siled daoñ** : Lorsqu'il venait travailler à la journée chez moi il aimait (avoir de) la bouillie d'avoine *(Skrigneg)* ; **Oh ya ! An dra-h(e) meus bet gwraet 'vi(d) ar wech-toud, sete é bet plijet din 'h o(be)r an dra-h(e), plij a ra din 'h o(be)r papred neuh(e) !** : Oh oui ! J'ai fait ça depuis toujours, ça m'a donc plu de faire ça, j'aime toujours d'ailleurs ! *(An Uhelgoat)*

- **En-om blijañ** : Se plaire ; **Me(d) 'n-om blij a ra amañ** : Mais il se plaît ici *(Skrigneg)* ; **'N-om blij a ree gwelloc'h ba ar men(e) (e)vid ba bord Leon** : Il se plaisait mieux à la montagne qu'au bord du Léon *(Landelo)* ; **Me(d) maes vijer dalc'h-mad ha pé blij ar vicher walc'h, an dud 'n-om blij walc'h !** : Mais on était constamment dehors et lorsque le métier plaît suffisamment, les gens se plaisent volontiers ! *(An Uhelgoat)*
- **Mar plij !** : S'il vous plaît ; **Prest da stagañ mar plij !** : Prêt à être attaché s'il vous plaît ! *(An Uhelgoat)*
- **Plijañ gwelloc'h** : Préférer ; **Gwelloc'h blij ar labour park daoñ (e)vid ar labour an tïegezh** : Il préfère le travail des champs que le travail d'intérieur *(Plouïe)* ; **Gwelloc'h blij an neubeud daoñ (e)vid ar re** : Il pourrait faire bien plus que ce qu'il ne fait / Il en fait le moins possible *(Plouïe)* ; **Ar c'hatekis a blije din-me memes-tra gwelloc'h (e)vi(d) ar galleg, kar me gomprenen ket ar galleg pé oan aet d'ar skol** : Je préférais le catéchisme que le français, car je ne comprenais pas le français lorsque je suis allée à l'école *(Skrigneg)*

**PLIN** [pli:n] : ad. & n.m. ; Plain / Régulier (-ère(ment)) / Uni (-e) (cf. **PLÉN**)

**PLOM** [plo.m] : [***plom*** 1499] ad. & n.m. ; D'aplomb / En équilibre / À la verticale / (du) Plomb (cf. **A-BLOM**)

◆ D'aplomb ; **Hezh voa lakeet e ziwkouarn (a)nèoñ mad en-dro, plom** : Il se fit bien remettre ses oreilles, d'aplomb *(Plonee)*

◆ (du) Plomb ; **Plom bervet** : Du plomb fondu *(Poullaouen)* ; **Ha surtoud ma é un tamm plom c'hoazh 'zhpenn, neuhe n'avañse ket** : Et surtout encore en plus s'il est en plomb, alors il n'avançait pas *(Skrigneg)*

- **Héñvel-blom deus** : Très semblable à ; **Ur oetur héñvel-blom deus e hañi** : Une voiture très semblable à la sienne *(Poullaouen)*
- **Pass beañ plom-plom** : Ne pas être fute-fute ; **Un dèn hag a n'é ket plom-plom** : Une personne qui n'est pas fute-fute *(Skrigneg)*

**PLOMENN** ['plɔ̃:mən] : [***ploummen*** 1633] n.f. (pl. **-ou** [plɔ̃'mɛnu]) ; Fontaine à jet (cf. **FEUNTEUN**)

**Kês da welc'h da zoworn d'ar blomenn** : Va te laver les mains à la fontaine *(An Uhelgoat)* ; **Kichenn ar blomenn vije gwraet an orêson diveo** : À côté de la fontaine on faisait la dernière oraison *(An Uhelgoat)*

**PLOM-RÈR** [plom'rɛ:r] : n. ; Chénopode (cf. **BAZH SANT-NORGANT**)

**Bremañ vé ka(v)et plom-rer partoud** : On trouve maintenant du chénopode partout *(Plouïe)* ; **Ba'n douar kozh tà traou plom-rèr, med ar re-s(e) so lorgnezh, ar re-s(e) so kal(ed) ha sterd dé droc'hañ** : Les chénopodes apparaissent dans de la vielle terre, mais ce sont des saloperies, ils sont durs et difficiles à couper *(Kleden)*

**PLOÑJAÑ** ['plɔ̃:ʒə] : [***plonjein*** 1849] vb. ; Plonger

**E dad-pàer(o)n na ploñjet ba'r c'hanol da lak ur gordenn war penn ar marc'h (e)vi(d) derc'hen hennoñ ba'r bord** : Son parrain plongea dans le canal pour mettre une corde sur la tête du cheval pour le tenir au bord *(Kleden)*

**PLOUIS** ['plu:iz-s] : [***ploeys*** XVI^e^] n.m. (pl. **plouïchen** [plu'iʃən]) ; Campagnard

**'Vel ahe gis-se oa ur familh plouïchen hag ar re-s(e) oa aet tri (a)ssames d'an Amerik, un' d'anê-gn nôa reüssisset mad-tre hag an dow-all nôa 'n-im rivinet 'n-ur hond-kuit !** : Comme ici où il y eut une famille de campagnards qui partirent ensembles en Amérique, un d'entre eux avait très bien réussi et les deux autres se sont ruinés en partant ! *(Sant-Wazheg)*

**PLOUS** [plu:z-s] : [***plousenn*** 1499] n.m. & coll. (sing. **-enn** ['plu:zən]) ; Paille

**Ga krogou mamp distantet ar plous, mad, toud deus ar bern** : Munis de crocs nous avons bien aéré la paille du tas *(Plouïe)* ; **Oh ! An dra-s(e) oa plous riñs(et) ma'hat ! Hag vis(e) solid** : Oh ! C'était probablement de la paille vidée ! C'était solide *(Ponvel)* ; **An dra-he zo 'hond un tamm deuh ar blousenn hag ar solier, lar an dud** : Ça vient un peu de la paille et de la poutre, que disent les gens *(Kergloff)* ; **A-wechou, pé vïe kistïon da sevel plous uhel war ar bern** : Parfois, lorsqu'il était question de lever haut la paille sur le tas *(Plouïe)* ; **Ar re oa tre ba-kichenn ar bern plous** : Ceux qui étaient juste à côté du tas de paille *(Plouïe)* ; **Sintrañ ar vrac'hell blous** : Étayer

la meule de paille *(Poullaouen)* ; **An horzenn blous** : La gerbe de paille *(Poullaouen)* ; **Neuhe a-wechou vise ràet plous dê** : On leur donnait donc parfois de la paille *(Plouïe)* ; **Plous gar(w)** : De la paille rêche *(Kergrist)* ; **Ha pé vise despunet fall ar voenn zebent mi-oc'h-mioc'h plous (e)vid foenn, surtoud ar c'heseg** : Et lorsqu'on ramassait mal le foin ils mangeaient de plus en plus de paille, surtout les chevaux *(Plouïe)* ; **Ha goud(e)-se vis(e) ar baotred dé zougen plous neu'n dé gass d'ar bern plous** : Et ensuite les gars devaient alors porter la paille pour amener au tas de paille *(Ponvel)* ; **Ur gorve tal ar bern plous** : Une sieste en face au tas de paille *(Pleiben)* ; **Ar re-se zo (o) kargañ plous** : Ils chargent de la paille *(Lannedern)* ; **Hag ar bern plous-all oa ba tal i gichenn (a)nèoñ ha oa bet gall ampech an tan d'ond ba'r bern plous mad war-lerc'h 'è** : Et l'autre tas de paille était à côté de lui et après on n'avait pas pu non-plus empêcher le feu de prendre dans le bon tas de paille *(Speied)* ; **Kalz hirroc'h oa ar plous 'vid é bremañ** : La paille était plus longue qu'elle ne l'est aujourd'hui *(Berrien)* ; **Ar plous-kerc'h oa gwelloc'h (e)vid ar plous-gwinizh** : La paille d'avoine était meilleure que celle de blé *(Plouïe)* ; **Ar plous-gwinizh oa kalz kaletoc'h hag ar plous-kerc'h heñw oa gwakoc'h** : La paille de blé était beaucoup plus dure et la paille d'avoine était plus molle *(Plouïe)* ; **Pa gleemp ar grilhed 'kanañ vije lak(et) ur blousenn blam daoñ da zond er-maes ha vijent laket ba ur ouest-alumetes** : Lorsqu'on entendait les grillons chanter, on mettait une paille pour le faire sortir et on les mettait dans une boîte d'allumettes *(Skrigneg)* ; **Aessoc'h oa ar plous-kerc'h da daped ha da lakad ba'r rastell ha-toud, ar plous-gwinizh kalz deusoutoñ hezh vise reud alïes** : La paille d'avoine était plus facile à prendre et à mettre dans le râtelier et tout, une bonne partie de la paille de blé était souvent raide *(Plouïe)* ; **Deut ur mell-bern plous ken uhel ha keid (u)n dro (a)darre !** : Un énorme tas de paille apparût aussi haut que long une fois encore ! *(Plonee)* ; **Gwelloc'h gavant debiñ plous yac'h (e)vid debiñ foenn fall** : Ils préfèrent manger de la paille saine plutôt que de manger du mauvais foin *(Plouïe)* ; **Na zispak ket ar plous (e)vel ar voenn** : La paille ne s'étale pas comme le foin *(Plouïe)* ; **An hijéres vis(e) 'hij ar plous** : Le secoueur secouait la paille *(Ponvel)* ; **Chom a ra stag ar plous fall-du** : La très mauvaise paille reste attachée *(Plouïe)* ; **Plous brein d'ober un tamm teil vounnussoc'h** : De la paille pourrie pour faire plus rapidement du fumier *(Plouïe)* ; **Un abard'hê oa krog an tan ba'r bern plous** : Une fin d'après-midi le feu prit dans le tas de paille *(Plouïe)* ; **Ya, pegur mamp ampechet an tan da gontinüiñ ga'r plous** : Oui, puisque nous avons empêché le feu de continuer (à brûler) la paille *(Plouïe)* ; **Oh, alïessoc'h vise gwraet un dastum-foenn, pe plous, (e)vid chikour an hini vise devet an traou-se daoñ** : Oh, on faisait plus souvent une collecte de foin, ou de paille, pour aider celui dont tout avait brûlé *(Plouïe)* ; **Ken 'h ee ar boultrenn hag ar plous u(he)l ba'n neñw** : Si bien que la poussière et la paille volaient haut dans les cieux *(Kleden)* ; **Alumetes gati ba'n hi zorn hag un torchad plous** : Elle avait des allumettes à la main et un torchon de paille *(An Uhelgoat)* ; **Ya, ar c'hwil-derw vije hag a c'hoazh vije laket da son(añ), lak(et) ur blousenn daoñ 'n i rewr hag un neudenn ha vije laket hezh da froñal ah(e), sell ! Ar vugal(e) vije 'c'hoa(r)i ga'r re-he** : Oui, il y avait le hanneton et encore on le faisait striduler, on lui mettait une paille dans le cul ainsi qu'un fil et on le faisait là bourdonner, tiens ! Les enfants jouaient avec *(Skrigneg)* ; **Hag an avalou, tre lem a vijent malet, mé-keres, vije gwraet un dorchenn war ar pressouer, vije laket d'an dan un tamm plous ha laket 'e an avalou malet war an tamm plous-se ha pa nije an avalou a-peu-prè ugent santimetr uhelded vije hadlak(et) un tamm plous 'darre !** : Et les pommes, là où elles étaient broyées, si tu préfères, on faisait un cousin sur le pressoir, on mettait au-dessous un peu de paille ainsi que les pommes broyées sur ce peu de paille et lorsque les pommes faisaient a-peu-près vingt centimètres de hauteur on remettait un peu de paille *(Skrigneg)* ; **Hezh so da waskañ ar plous pa vé dornet da lak anè-gn in botou ! Amañ 'n-hin(i) (e)maint, houzoh walc'h, war 'r leur** : Il sert à presser la paille lorsqu'on fait le battage pour les mettre en bottes ! Elles sont ici, vous savez bien, sur le l'aire *(Skrigneg)* ; **'Benn o(be)r teil oa daw kaoud ur bern plous, blam se vïe ket plous walc'h, teuent da gerc'hed goujil, da droc'hiñ goujil** : Pour faire du fumier il faut avoir énormément de paille, c'est pour quoi il n'y avait pas assez de paille, ils venaient chercher de la litière, couper de la litière *(Plouïe)* ; **Bon, ar mab amañ, duzhtu vé vall an amzer ar saout jom ba'r c'hrow, med mïoc'h labour vé, daw é lak(ad) plous bemd(e) ba'n dan da jom prop** : Bon, ici le fils, dès que c'est le mauvais temps, les vaches restent dans la crèche, mais il y a plus de travail, il faut mettre de la paille tous les jours en dessous pour que ça reste propre *(Kergloff)* ; **Vise laket persou ha vïe lak(e)t un tamm plous ba beb penn ha neu'n penn-ar-benn ba-dreñw ahe gis-se, ur forc'h(a)d-plous, pugur vïe ket lasset 'nèoñ** : On mettait des poteaux et un peu de paille dans chaque bout et bout sur bout derrière comme ça, une fourchée de paille, puisqu'on ne la lassait pas *(Speied)* ; **(Ne)med-seped vïe daw kaou(d) plous mad ! Plous-kerc'h ! Me(d) ar plous-kerc'h vïe laket (a)-gost(e) un tamm bihen 'raog vije re sec'h, kar ar plous-kerc'h sec'h a bade ket è, me(d) lem a vije un tamm bihen a-raog oa sec'h : Gweñwn ahe gis-se, an dra-he zerc'he an taol deuh ar pressou(e)r !** : Si ce n'est qu'il fallait avoir de la bonne paille ! De la paille d'avoine ! Mais on mettait un petit peu la paille d'avoine de côté avant qu'elle ne soit trop sèche, car la paille sèche d'avoine ne durait pas non plus, mais là un petit peu avant qu'elle ne soit sèche : Souple là comme ça, ça résistait au pressoir ! *(Skrigneg)*

- **Hijéres-plous** : Secoueur de paille (batteuse) ; **Ur c'houfr-dornañ hag un hijéres-plous** : Une coffre à battre et un secoueur de paille (batteuse) *(An Uhelgoat)* ; **An hijéres-plous voa ur mekanik-all, 'dreñw an dornéres 'me-hi** : Le secoueur de paille était une autre machine, elle est derrière la batteuse *(Pleiben)*
- **Ka(rr)di-plous** : Remise en chaume (paille) ; **Ar c'ha'di-plous an-heñi oa de(v)et ha neu'n ur c'harrdi-banal ba tal i gichenn** : Ce fut la remise en chaume qui fut brûlée et alors la remise en genêt qui était à côté *(Speied)* ; **Oamp kontañ da 'r c'harrdi gwech-all : Ur c'harrdi-plous vise gwraet deus an dra-(ho)nt** : Autrefois nous parlions de la remise : On appelait ça une remise en chaume (de paille) (Speied)
- **Marc'h-plous** : Cheval de paille ; **Pad an amzer-se hemañ na gwraet ur marc'h-plous** : Pendant ce temps-là il avait confectionné un cheval de paille *(Plonee)*
- **Paotr-plous** : Homme de paille ; **Ha hañw 'h o(be)r ur paotr-plous hag a lakad 'naoñ barzh beg e skuberr(e)nn, ur pezh paotr-plous kara ! Ga dowlagad daoñ, un tok kara !** : Et il commença à confectionner un homme de paille et le mis au bout de son balai, un énorme épouvantail n'est-ce pas ! Possédant deux yeux et un chapeau n'est-ce pas ! *(Skrigneg)*
- **Rom-plous** [rɔm'plu:z-s] : Rhum paille ; **Hag a vïe evet neu'n rom-plous gad ar voutailhad rom-plous ha' oa ur blousenn hag a oa tro-war-dro dèi** : Et on buvait alors du rhum paille munis d'une bouteille de rhum paille qui était entourée d'une paille *(Lokmarïa)*

- **Tennañ plous berr** : Tirer à la courte paille ; **Oa ket red tennañ plous berr neu'n !** : Il ne fallait pas tirer à la courte paille alors ! *(Poullaouen)*
- **Tôenn-plous** : Toit en paille ; **An dôenn-vanal petram an dôenn-plous** : Le toit en chaume ou bien le toit en paille *(Ponvel)*

**PLUCHAÑ** ['plyʃə] ['pyʃə] : [***pluchañ*** 1659] vb. ; (s') Accroupir / (se) Recroqueviller / (se) Ramasser sur soi-même
**Puchet é** : Il est accroupi *(Plouïe)*

**PLURIEL** [plyrjɛl] : n.m. ; Pluriel
**Ar pluriel deuhouti é : Toukennou** : Son pluriel est : « Toukennou » *(Plouïe)*

**PLUSK** [plys(k)] : [sing. ***plusquenn*** 1499] coll. (sing. **-enn** ['plyskən] sing. pl. **-ennou** [plys'kɛnu]) ; Écorce(s) / Enveloppe (du grain) / Pelure(s) / Coquille(s) / Peau (légumes) & sing. Couche (de la peau)
**Ma vije chetet ur vi dreist an ti, ba'n tu-all, sur vefe ka(v)et tri : Plusk, gwenn, melen** : Ça parait pourtant évident (mot-à-mot : Si on jetait un œuf par-dessus la maison, de l'autre côté, on en trouverait sûrement trois : Coquille, blanc et jaune) *(Plouïe)* ; **Ur bluskenn zo war an daol** : Il a un bout de coquille (d'œuf) sur la table *(Lannedern)* ; **Deus an diw bluskenn-te** : De ces deux couches là *(Skrigneg)* ; **Ar reñ-he vije dreilhet ha ga un tañoues a vijent machinet goude d'ablame d'ar plus' da chom** : Ils étaient hachés et après on les machinait avec un tamis afin que l'enveloppe reste *(Skrigneg)* ; **'Vid Pask vije laket ar plusk-jolotes da virviñ ba an dour assames ga'n uiou, ar mo(d)-se vijent livet !** : Pour Pâquess on mettait des épluchures d'échalotes à bouillir dans l'eau avec les œufs, c'est comme ça qu'ils étaient peints ! *(Skrigneg)* ; **Bep-heñi na tapet e irvênn hag a mamp koachet 'nèi deus hon dilhad deus ur mouchouer 'vel-mañ, am(añ) mamp debet nèi ar mod-se, plusk ha-toud** : Chacun avait pris son radis et nous l'avions dissimulé contre nos vêtements contre un mouchoir comme-ci, ici nous l'avions mangé comme ça, avec la peau *(Kergloff)*
- **Plusk hag-all toud** : En robe des champs (patates) ; **Poaiet (a)val-(d)ouar ba'n dour ar mod-se plusk hag-all toud ! Blam dê da chom tomm !** : Les pommes de terre cuite à l'eau en robe des champs ! Afin qu'elles restent chaudes ! *(Kolloreg)*

**POAHAD / POAHAÑ / POÈHAD / POÈIAD / POEAÑ** ['pwɑːhəd-t] ['pwɑːhə] ['pwɛhəd-t] ['pwɛːjəd-t] ['pweːə] : [***poazat*** 1499 ; ***poahein*** 1732] vb. (p.p. **poahet** ['pwahəd-t] **poêt** [pwɛːd-t]) ; Cuire / & Brûler (cf. ad. **POAZH**)
**Oh ! Amañ zo un andouilhenn poahet !** : Oh ! Il y a ici une andouille cuite ! *(Sant-Wazheg)* ; **Peus kime mond da horiñ ar vorn ha poêt barzh beb diw dorzh vara d'ar re-he !** : Tu n'as qu'à chauffer le four et cuis-y deux miches de pains pour chacun d'entre eux ! *(Plonee)* ; **Ur pi-moc'h poahet deus ar ber** : Un cochon cuit à la broche *(Poullaouen)* ; **Poah(añ) bar(a) ba'r goketenn war an oaled !** : Cuire du pain à la cocotte sur le foyer ! *(Motre)* ; **Seizh voant, sete voa poêt pevarzeg dorzh-vara** : Ils étaient sept, il cuisit donc quatorze miches de pain *(Plonee)* ; **Poêt tamm youd e-bed, nitra** : Il n'avait pas cuit de bouillie, rien *(Plonee)* ; **Bet poahet alïes ba'r soubenn...** : Souvent cuit dans la soupe... *(Plouïe)* ; **Ar betrabes oa mañier poahet ga'n tan** : Les betteraves étaient passablement cuites par le feu *(Speied)* ; **Me meus bet poahet boued da ma moc'h ga treujou-lann** : J'ai eu cuit de la nourriture pour mes cochons avec des troncs d'ajoncs *(Plouïe)* ; **Du-m(añ) oa ur vorn ha teue re Gerbrad toud da boah(ad) ar bar(a) !** : Chez moi il y avait un four et ceux de Kerbrad venait tous cuire le pain ! *(Skrigneg)* ; **Eo ! Da ziveo vije gwraet mo(d)-se, me(d) digentañ vije ket d'an owen a boaheche ket !** : Si ! En dernier on faisait comme ça, mais pas au départ de peur qu'il ne cuise pas ! *(Skrigneg)* ; **Ah ya ! Pezh a vije troc'het, tennet ? Ya ! Ar re-he vije destumet toud da boahad d'ar moc'h !** : Ah oui ! Ce qui était coupé, enlevé ? Oui ! On les ramassait tous pour les cuire aux cochons ! *(Skrigneg)* ; **Ha da-houde ar moc'h oa hag ar saout, pé vise gwraet gwelien dê, an dra-he oa poahet toud ga mouded** : Et ensuite il y avait les cochons et les vaches, lorsqu'on leur faisait de la pâtée, tout ça était cuit à la tourbe *(Brennilis)* ; **Ha pé vise gwraet ur chidourena(d) (a)val-douar d'ar moc'h vije lak(e)t ar re-vras war-gorr(e) blam dê da boèiad** : Et lorsqu'on faisait une chaudronnée de pommes de terres aux cochons on mettait les grosses au-dessus afin qu'elles cuisent *(Plonee)* ; **Me lesk anê da boahad pad un eur, un eur ha-kard hag a vesk anê tammou ba ur bassin kouewr** : Moi je les laisse cuire pendant une heure, une heure et demie et les mélange en bouts dans une bassine en cuivre *(Skrigneg)* ; **Pa rañw ar rubarb, me boah anê pad, 'tre un eur hag un eur ha-kard** : Quand je fais de la rhubarbe, je les cuis pendant, entre une heure et une heure et quart *(Skrigneg)* ; **Hag setu vije lakeet da boeañ sete voa, ma peus c'hoant, war ar men an oaled jome tomm 'pad pell hag war-gorr(e) vije gwraet un tan-all** : Et on mettait donc à cuire, c'était donc, si tu veux, sur la pierre de l'âtre qui restait chaude pendant longtemps et par-dessus on faisait un autre feu *(Pleiben)* ; **Ha vïe poeiet, vïe gwraet ar fornad, ar fornad-bar(a), sete vïe gwraet 'vi(d) ur si(zhu)n toud** : Et c'était cuit, on faisait une fournée, une fournée de pain, on faisait donc pour toute une semaine *(Plonee)* ; **Hag a vije trôet hag a vije tañveet ur wich an amzer da wel pe-sort blas nïe ha 'hañw vije poahet** : Et on touillait et on goûtait une fois le temps pour voir quel goût elle avait et si elle était cuite *(Skrigneg)* ; **Ur machin spessial oa ahe ha vise lar(e)t lar vise lak(et) an tan barzh b(l)am da boahad 'nê ! Vise gwraet ludu gate !** : Il y avait là une machine spéciale et on disait qu'on y mettait le feu pour les brûler ! On en faisait de la cendre ! *(Kareis)* ; **Med ar bar(a) vise poahet ba'r gêr, ba-lec'h oa ur vorn hag ar feurmiou mad, ar re-he na ur vorn a-peu-prè toud, a-wichou vise ur vorn (e)tre dow 'è** : Mais on cuisait le pain à la maison, là où il y avait un four et les bonnes fermes avaient à-peu-près toutes un four, il y avait aussi parfois un four entre deux *(Ponvel)* ; **Vis(e) gwraet an toas memes-tra ba'r gêr ha vis(e) kass(e)t da boèiad da di ar bouloñjer** : On faisait quand-même la pâte à la maison et on l'envoyait cuire chez le boulanger *(Sant-Wazheg)* ; **Med amañ an ti, oa poahet tou'n traou ba kêr, kar oa patrïoted oa 'tibiñ amañ, ga'n daol ar mod-se 'vel (e)ma amañ bremañ an ti** : Mais ici la maison, tout fût brûlé dans le hameau, car les patriotes mangeaient ici, la table ainsi comme la maison est maintenant *(Ponvel)* ; **Neuhe vije gwraet ur gwign rond ahe ! Hag a sell heñ a boahe braw mo(d)-se, vij(e) ket tew-tew, sell a boahe mad ar mo(d)-se** : On

faisait là alors un tourteau rond ! Et donc ça cuisait trop bien comme ça, c'était pas gros-gros, donc ça cuisait bien comme ça *(Skrigneg)*

- **Be poahet en-bew** : Être brûlé (-e) vif (-ve) ; **Houzh zo bet poahet en-bew** : Elle fut brûlée vive *(Karnod)*
- **Lakad da boahad** : Mettre en cuisson / Faire cuire ; **Anduilh laket da boèhad** : De l'andouille mise en cuisson *(Kolloreg)*

**POAL** [pwal] : n.m. (pl. **-iou** ['pwalju]) ; Poêle (à bois)

**Ar re-he ouïent o(be)r mann e-be(d) ! Oaint ket kapat da c'hweo ur bann'h tan ba'r poal** : Ils ne savaient rien faire ! Ils n'étaient pas capables d'allumer un feu dans le poêle *(Skrigneg)* ; **Ni teue un tamm vagod ganimp, deue un tamm plous deuh ar yêr ha tan ba'r poal 'ha ! Fidoue !** : Nous apportions un peu de fagots, un peu de paille de la maison et on mettait le feu dans le poêle ma foi ! Mon Dieu ! *(Skrigneg)*

**POAN** [pwɑ̃ːn] [pwɑ̃ːɲ] : [***poan*** 1499] n.f. (pl. **-iou** ['pwɑ̃nju]) ; Peine / Mal (de) / Douleur / Chagrin

**Ne sante ket poan ar re-ell** : Elle ne sentait pas la douleur des autres *(Ponvel)* ; **Ur boutou bihen oa ganen hag a ree poan da ma zreid** : J'avais de petites chaussures qui me faisaient mal aux pieds *(Berrien)* ; **Ha soufrañ ree ga'r boan, aet skuizh war an douar** : Il souffrait à cause de la douleur, il était fatigué d'exister *(Kolloreg)* ; **Med poan zo ga'n dud ! Ho heñi ev ket ?** : Mais les gens ont de la peine ! Le vôtre ne boit pas ? *(Plonee)* ; **Poan oc'h (e)n-em lakad da hadlavigañ war e gis** : Il a du mal à se mettre à refaire le va-et-vient en revenant sur ses pas *(Poullaouen)* ; **Me(d) poan zo bet 'tond** : Mais j'ai eu du mal à venir *(Berrien)* ; **Ni neus bet poan ga'n tamm brezhoneg brein-se !** : Nous avons eu du mal avec cette saloperie de breton-là ! *(Plonee)* ; **Heñw oa sañset d'ond da Rennes ablam na ur boan ba e benn** : Il était censé aller à Rennes, car il avait une douleur à la tête *(Kolloreg)* ; **Poan ma ba ma zreid** : J'avais mal aux pieds *(Berrien)* ; **'Vi(d) pass laka(d) 'nê da gaoud poan ?** : Pour ne pas leur faire avoir mal ? *(Skrigneg)* ; **Poan neus 'taw ba he zoworn, poan neus sarr he zoworn** : Elle a toujours mal aux mains, il a du mal à fermer ses mains *(Ar Fouillez)* ; **Ah deuh an nos a-wechou ma dowlagad mes** [mɛz-s] **poan, ba ma dowlagad mev** [mɛv-f] **poan** : Ah, parfois le soir j'ai mal aux yeux, j'ai mal aux yeux *(Laz)* ; **Duskun din 'ta paotr pe-lec'h heus poan ha 'h añw d'o(be)r un tamm hiskougnañ daoñ !** : Montre-moi donc mon gars où tu as mal et je vais la bouger un peu ! (la dent) *(Skrigneg)* ; **Ma ! Me meus poan ba ma zroad, ma'hat meus piket (a)naoñ (e)n-ur gargañ teil ga'n divac'h !** : Eh bien ! J'ai mal à mon pied, je l'ai probablement piqué en chargeant le fumier avec le croc *(Skrigneg)* ; **Poan meus ba ma avu** : J'ai mal au foie *(Lannerdern)* ; **Poan meus ba ma c'hravanou** : J'ai mal aux gencives *(Lannedern)*; **Poan meus ba ma skevent** : J'ai mal aux poumons *(Lannedern)* ; **An dra-h(e) ree poan dê ba o ginou, med pé vijent bihen ma zad lake ket o brid dê dizhtu** : Ça leur faisait mal à la gueule mais, lorsqu'ils étaient petits mon père ne leur mettait la bride de suite *(Skrigneg)* ; **Poan na ket ur bern, med oa ket (e)vid kerzhed** : Mal, il n'avait pas des masses, il ne pouvait pas marcher *(Lokarn)* ; **Poan meus ba ma gost(e)** : J'ai mal au côté *(Landelo)* ; **Na ket poan tamm e-bed** : Il n'avait plus du tout mal *(Plouïe)* ; **Nann, meus ket bet (a) boan ga tiskiñ galleg** : Non, je n'ai pas eu de mal à apprendre le français *(Skrigneg)* ; **Ni mamp bet poan ! Me ma galoupet ahe !** : Nous avions eu du mal ! J'avais couru là ! *(Lokmarïa)* ; **Ma 'h eet da lared dê peus poan** : Mais si vous allez leur dire que vous avez mal *(Ponvel)* ; **Oh ya ! Houzh so klañw, med houzh neus ket poan !** : Oh oui ! Elle est malade, mais elle n'a pas mal ! *(Ponvel)* ; **Ha mé poan kaoud o greun heñ ha vé ket ka(ve)t keme(nt)-se deus ar re-he kin !** : Et j'ai du mal à obtenir leurs graines hein et on n'en trouve plus tant que ça ! *(Skrigneg)* ; **Poan ma ba ma c'hravanou** : J'avais mal dans les gencives *(Skrigneg)* ; **Ar merc'hed amañ na poan kaoud ur gwas ablam vise c'hwezh ar mouded gate** : Les femmes avaient du mal à trouver un mari parce qu'elles avaient l'odeur de la tourbe *(Brennilis)* ; **Med me meus bet poan, poan pass mïoc'h (e)vid ar re-all 'è 'ha ! Kar me gav din walc'h ma disket an dra-he founnis walc'h** : Mais j'ai eu du mal, pas plus de mal que les autres non-plus ! Car je crois bien que j'avais appris ça assez rapidement *(Skrigneg)* ; **Ya, med brem(añ) n'eus ket kement (a) boan kin !** : Oui, mais maintenant il n'y a plus autant de peine ! *(Plouïe)*

- **Arboell e boan** : Ménager sa peine *(Lannedern)*
- **Ga mil-boan** : À grand-peine ; **Se(v)el ra-heñw (a)naoñ ga mil-boan ha taol (a)naoñ ba'r puñs, (e)n-ur grïal (a-)boues e benn** : Il la soulève à grand-peine et la jette dans le puits tout en criant à perdre haleine *(Lokmarïa)* ; **Ga mil ha mil-boan oan deuet 'benn da zigass ar c'hrog d'an nec'h** : J'ai eu mille et une peines à ramener le crochet en haut *(An Uhelgoat)*
- **Ga poan ha tro-walc'h !** : À grand peine ; **Med ga poan ha tro-walc'h ! Oamp deut a-benn da lao an tan** : Mais c'est à grand peine ! Que nous avons réussi à éteindre le feu *(Plouïe)*
- **Kaoud mïoc'h owen 'vi(d) a boan** : Avoir plus de peur que de mal ; **Me(d) lod n'houllent ket, oagn ket reizh d'o(be)r ha lod na mïoc'h owen 'vi(d) a boan** : Mais certains ne voulaient pas, ils n'étaient pas dociles et certains avaient plus de peur que de mal *(Skrigneg)*
- **Kemer poan (ba / ga)** : Se donner du mal (dans / avec) ; **Kemer a res poan ganen-me** : Tu te donnes du mal avec moi *(Plouïe)* ; **Neuhe vije poan ga'n ed ha kemer poan ba traou toud ! Oh ya ! N'é ket un tamm bihen c'hoazh !** : Alors on peinait avec le blé et on se donnait du mal dans tout ! Oh oui ! Et ce n'est pas qu'un peu encore ! *(Berrien)*
- **Ober poan da *ub.*** : Faire de la peine à *qqn.* ; **Ah nann-nann ! Poan ree ket, nann !** : Ah non-non ! Ça ne faisait pas mal, non ! *(Skrigneg)* ; **An dra-he neus bet lar(e)t din, an dra-he ree poan din** : Il m'a dit ça, ça me faisait de la peine *(An Uhelgoat)* ; **Ma'hat ree re boan dê gwerzh(añ) o gerseg** : Ça leur faisait probablement trop de peine de vendre leurs chevaux *(Kleden)*
- **Ober *udb.* ga ur boan** : Avoir un de ces mal à faire *qqchose* ; **Ha goulskoude alïes nïent despugnet 'nê ga ur boan** : Et pourtant ils avaient souvent eu un de ces mal à les collecter *(Kergloff)*
- **Poan-benn** : Mal de tête / Céphalée ; **Nann nann, poan-benn e-bed !** : Non-non, pas de mal de tête ! *(Plonee)* ; **Bade ket gan ar boan ba e benn** : Il ne tenait pas à cause de sa douleur à la tête *(Lokarn)* ; **Ma vefe kontet an euriou a labour hag ar boan-benn zo bet 'h ober an dra-he** : Si on contait les heures de travail et le mal de tête que ce fut de faire ça ! *(Lannedern)* ; **Poan-benn mije ha oa ket mudussined ha n'ees ket da wel ar**

**mudussun na sort e-bed heñ !** : J'avais des maux de tête et il n'y avait pas de médecins, tu n'allais pas voir le médecin ni rien de tout hein ! *(Karnod)*

- **Poan darg(re)is** : Douleur à la taille *(Poullaouen)*
- **Poan-dent** : Mal de dents ; **Ha heñ nij(e) ket (a) boan-dent koulskoude !** : Et pourtant il n'avait pas de mal de dents ! *(Skrigneg)*
- **Poan-gein** : Mal de dos ; **Kar ga'r boan-gein alïes vije ket braw dê** : Car souvent à cause du mal de dos c'était pas cool pour eux *(Plouïe)*
- **Poan-goste** : Point de côté ; **Me meus ur boan-goste** : J'ai un point de côté *(Plouïe)*
- **Poan-goûg** : Mal de gorge / Mal au cou ; **'Benn dije poan-goûg vije rôet mel dèi, pugur owen vije dapent ar c'hrouk, ar c'heseg** : Quand elle avait mal à la gorge, on lui donnait du miel, puisque on craignait qu'ils n'attrapent le croup, les chevaux *(Skrigneg)*
- **Poan-gov** : Mal de ventre ; **Hei ree kime lared nïe poan-gov** : Elle ne faisait que dire qu'elle avait mal au ventre *(An Uhelgoat)* ; **(E)vid passeal ar boan-gov oa laret da Jañ-Mari** : Pour passer le mal de ventre on disait à Jean-Marie *(An Uhelgoat)* ; **(A-)wichou an dud a'h ee pell, mamm-gozh oa bet n'onn ket pe-geid ha nije dalc'h-mad poan-gov ha ruchete** : Parfois les gens allaient loin, grand-mère était allée je ne sais combien de fois car elle avait constamment mal au ventre et qu'elle vomissait *(Skrigneg)* ; **Ar c'heseg nise poan-gov hardi ha kalz deusoute varve** : Les chevaux avaient très mal au ventre et beaucoup d'entre eux mourraient *(Plouïe)*
- **Poan-gov vras** : Cancer (grand mal de ventre) ; **Ha vije marw an dud ga'r lèeres pe ga'r « boan-gov vras », an dra-he oa kañser** : Et les gens mouraient de la colique ou du « grand mal de ventre », ça c'était le cancer *(Skrigneg)* ; **Hizh so marw ga'r boan-gov vras, ga'r lèeres** : Il est mort du cancer, de la colique *(Skrigneg)*
- **Poan-isili** : Rhumatismes ; **Pato ar gourvini zo mad deus ar boan-ijili, med poeson eint** : Les tubercules de la bryone sont efficaces contre les rhumatismes, mais c'est du poison *(Poullaouen)* ; **Kalz a oar deuh ar sin-glô deuh o isili pa negn bet un dra mennaket torret, pé negn poan-isili lar « sin-glô zo »** : Beaucoup reconnaissent les signes de pluie à leurs membres lorsqu'ils ont quelque chose de cassé, lorsqu'ils ont des douleurs aux membres, « qu'il y a signe de pluie » *(Skrigneg)*
- **Poan-skouarn** : Mal d'oreille ; **Ha vije friket ar blantenn da lakad takennou neuhe barzh da skou(a)rn, pa hije poan-skou(a)rn, vije gwasket war'nèi hag a gouee barzh da skou(a)rn ha' hije neubeutoc'h a boan 'è** : Et on écrasait la plante pour alors mettre des gouttes dans ton oreille, lorsque tu avais un mal d'oreille, on la pressait, ça tombait dans ton oreille et tu avais moins mal *(Skrigneg)*
- **Talveo ar boan** : Valoir la peine ; **Dal k(et) ar boan din** : Ça ne vaut plus la pleine pour moi *(Landelo)* ; **Hezh a dalve (ar) boan reiñ un dra mennañket daoñ** : Il valait la peine qu'on lui donne quelque chose *(Skrigneg)* ; **Dala ke(t) ar boan mond maes ga'n amzer-mañ (e)vid serriñ-kruk** : Ça ne vaut pas la peine de sortir de par ce temps pour attraper froid *(Kergrist)* ; **Ar merc'hed vijent ket jalouss pé dalvee ket boan e-bed !** : Les femmes n'étaient pas jalouses vu que ça ne servait à rien du tout ! *(Skrigneg)* ; **Ba-lec'h n'eus mann e-bed da gaoud, dal ke(t ar) boan o(be)r frêjou, ah nann !** : Là où il n'y a rien à avoir, ça ne vaut pas la peine d'engager des frais, ah non ! *(Ponvel)* ; **Ar wech-mañ dal k(et) ar boan d'ober (ne)med chet an dibr hag ar voutik dê !** : Cette fois-ci ça ne vaut pas la peine de faire si ce n'est leur jeter la selle et le bazar ! *(Plonee)* ; **Ba ene dalve k(et) ar boan dèoñ chom kin !** : Là ça ne lui servait plus à rien de rester ! *(Landelo)*

**POAN-SPERED** [pwɑ̃.n'speːr(ə)d-t] : [***poan spered*** 1925] n.f. ; (du) Chagrin

✗ *syn.* : ***chagrin***

**Ampennet ga'r boan-spered** : En proie au chagrin *(Laz)* ; **Poan-spered ma gwel ma dad 'hond-roud !** : J'avais du chagrin de voir mon père partir ! *(Karnod)* ; **Sete heñ na bet poan-spered ha oa-hañw chom klañw** : Il avait donc eu du chagrin et il tomba malade *(Lokered)*

**POANIAÑ / POAÑGNAÑ / POEÑGNAÑ** ['pwɑ̃ɲə] ['pwɛ̃ɲə] : [***poanyaff*** 1632] vb. ; Peiner / S'efforcer / S'évertuer

**Poañgnañ reemp chom ar gwell(añ) ma gallemp** : Nous nous efforcions de rester du mieux que nous pouvions *(Plouïe)* ; **Heñ glaske ar c'herveou d(a) dap ha se ree ! Feñ heñ ree 'è ! Hezh boañgne ba e damm mod heñ ! N'é ket lar se on** : Il cherchait les lacets à prendre et il faisait ça ! Enfin il faisait également ! Il peinait à sa manière hein ! Ce n'est pas ce que je dis *(Pluskelleg)*

- **Poañgnañ da labourad** : Peiner à la tâche ; **Me meus choñj a boañgnen da labourad blam teuche aes dê da brenañ ar pezh a mijemp c'hoant da gaoud (iv)è !** : Je me rappelle que je peinais à la tâche afin qu'il leur soit facile d'acheter ce que nous voulions avoir aussi ! *(Skrigneg)*

**POANIER / POAÑGNER / POEÑGNER** ['pwɑ̃ɲər] ['pwɛ̃ɲər] : [***poanier*** 1944] n.m. (pl. **-ien** [pwɑ̃'ɲɛrjən]) ; Personne rude à la tâche

**Hezh zo ur poañgner, un antirin** : Il est rude à la tâche, un gars courageux *(Skrigneg)*

**POANIUS / POAÑGNUS POEÑGNUS** ['pwɑ̃ɲyz-s] ['pwɛ̃ɲyz-s] : [***poanyus*** 1530] ad. ; Rude

**Un devezh poeñgnus** : Une rude journée *(Plouïe)* ; **Poan zo bet ga'n aldouar 'è, an aldouar oa poañgus !** : On a aussi eu du mal avec les pommes de terre, les pommes de terre donnaient du mal ! *(Laz)* ; **Med ar re-all da-houde, an dra-he oa poañgnus, re boañgnus oa ar mouded c'hoazh** : Mais ensuite les autres, c'était pénible, la tourbe est encore trop pénible *(Brennilis)* ; **Hag a vé troc'het toud ga'r valc'h ha diboulet goude-se, douget da zond lec'h oa sec'h ar prad, an dra-he oa poeñgnus** : Et on coupe tout à la faux, et l'évacuait ensuite, on le portait là où le pré était sec, c'était rude *(Berrien)* ; **Oh ya 'hat ! Oh ! An dra-he oa ur spont, an dra-he oa poeñgnus, poeñgnus, poeñgnus !** : Oh oui ma foi ! Oh ! C'était épouvantable, c'est extrêmement rude !!! *(Ponvel)*

**POAZH / POAH** [pwɑ:z-s] [pwɑ:h] [pwax-h] : [vx. br. ***poeth*** ; ***poaz*** 1499] ad. ; Cuit (-e) (cf. **BOULBOAZH** ; vb. **POAHAÑ**)

**Poazh é ar bara ?** : Le pain est cuit ? *(Plonee)* ; **Mé sad oa e(rr)o ru toud, poazh !** : Mon père était devenu tout rouge, cuit ! *(Speied)* ; **Deus d'i lein 'ta ! Poah é ar patat(e)s !** : Viens manger donc (repas de midi) ! Les patates sont cuites ! *(Skrigneg)* ; **Pé oa digoret ar vorn, poazh ar bara toud** : Lorsqu'on ouvrit le four, tout le pain était cuit *(Plonee)* ; **Ya, med n'eus kemed dow blant zo ha n'eus kemed un' ken a ra fleur hag e-se ont poazh...** : Oui, mais il n'y a que deux plants et il n'y a qu'un qui fait des fleurs, et donc ils sont cuits... *(Plourac'h)* ; **Beñ, ken vis(e) poazh ! Ya** : Ben, jusqu'à il soit cuit ! Oui *(Sant-Wazheg)* ; **Ar soubenn é poazh** : La soupe est cuite *(Skrigneg)* ; **Bara boulboazh : Hanter poazh, hanter toas** : Du pain mal cuit : À moitié cuit, à moitié pâte *(Ponvel)* ; **Me meus cheñchet tu daoñ 'e da wel 'hañw oa poah** : Je l'ai aussi retournée pour voir si c'était cuit *(Skrigneg)*

- **Etre poazh ha kri é ar gwellañ da zibiñ** : Mieux vaut avoir de la mesure (mot-à-mot : Entre cuit et cru c'est le meilleur à manger) *(Plouïe)*
- **Peus kim(ed) frot(añ) e rèr g'un awal poazh !** : Tu n'as qu'à lui frotter le cul avec une pomme cuite ! (se dit de *qqn.* ne tenant pas l'alcool) *(Laz)*
- **Poazh é ar pato** : Il est au bord de la faillite *(Plourac'h)*
- **Poazh ga'r boesson** : Cuit par l'alcool ; **Pé vïent e(rr)o poazh ga'r boesson beñ pé nïent ket kin da evo ba'r gêr vïe red dê mond da glask ba-lec'h vije !** : Lorsqu'ils étaient devenus cuits par l'alcool ben lorsqu'ils n'avaient plus à boire il leur fallait aller chercher là où il y en avait ! *(Poullaouen)*
- **Teil poazh** : Vieux fumier (bien tassé) ; **'Vi(d) 'n teil-s(e) vïe lar(et) teil poazh !** : Pour ce fumier-là on disait du « fumier cuit » *(Pleiben)*

**POBL** [po.b-p] : [vx. br. ***popl***] n.f. (pl. **-ou** ['po.blu]) ; Peuple

- **Ur bob(l)-tud** : Du peuple ; **Amañ zo ur bob(l)-tud 'ha !** : Ici il y a du peuple ma foi ! *(Skrigneg)*

**POCHON** ['poʃõn] : [***pochon*** 1992] n.m. (pl. **-iou** [po'ʃõnju]) ; Pochon / Poche (musette) / Sac / Sachet (cf. **GODELL** ; **MUSETENN** ; **SAC'H**)

**Ur pochon deus e zorn** : Un sac à la main (pour mendier) *(Poullaouen)* ; **Beb (a) bochon 'stribil deus o c'holier** : Chacun leur sac pendant à leur collier *(Poullaouen)* ; **Ha vis(e) troc'het ba ur sac'h ludou-griss, gwraet un tamm pochon bihen ar mod-s(e)** : On coupait dans un sac de tissu grossier, on en faisait une petite poche comme ça *(Ponvel)* ; **Ha vije erc'hent ganemp ba'r c'hamioñ in *liquide* ba pochoniou, leun ! Pejou ha moni ha beb-sort** : Et nous avions de l'argent dans le camion en liquide dans des pochons, remplis ! Des pièces, de la monnaie, de toute sorte *(Karnod)* ; **Neu'n vïe gwraet ur pochon ga ur sac'h ludou-griss ha vise laket un tamm kerc'h barzh ha vise laket ginou ar jô barzh, ar mod-se ar fissellenn bassee dreñw e ziskouarniou** : On faisait alors une poche d'un sac de tissu grossier et on y mettait un peu d'avoine, la gueule du cheval mis à l'intérieur, ainsi la ficelle passait derrière ses oreilles *(Ponvel)*

- **Pochon-kerc'h** : Poche à avoine (musette) ; **Set' ar pochon-kerc'h a jome war ginou ar jô hag ar jô zebe kerc'h ar mod-se** : Et donc la poche à avoine restait sur la gueule du cheval, le cheval mangeait ainsi de l'avoine *(Ponvel)*

**POCHONAD** [po'ʃõ:nəd-t] : [***pochonad*** 1992] n.f. (pl. **-ou** [poʃõ'nɑ:du]) ; Pochon (de) / (Musette / Poche) de (cf. **SAC'HAD**)

- **Pochonad-kerc'h** : (Musette / Poche) d'avoine ; **Ga'r c'herseg vis(e) ràet bep a bochonad-kerc'h dê, ar c'herseg vis(e) 'troiñ ar manej** : On donnait à chaque cheval une poche d'avoine, les chevaux tournaient le manège *(Ponvel)* ; **Ur bochon(ad)-kerc'h vij(e) laket dê ! Pa 'h een un tu mennaket da gass ur garg-traou a vije laket kerc'h ba ur pochon ha pa vije 'tiskargañ ar garg vije rôet hezh dê da zibiñ ar c'heid-se pé vije 'tiskarg ar garg, blam dê da jom trankil !** : On leur mettait une poche d'avoine ! Lorsque j'allais quelque part pour envoyer un chargement, on mettait de l'avoine dans une poche et lorsqu'il déchargeait, on la leur donnait pour manger pendant ce temps lorsqu'il déchargeait, afin qu'ils restent tranquilles ! *(Skrigneg)*

**POD** [po:d-t] [po:wd-t] : [***pot*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['po:du] **pojou** ['po:ʒu] **poujou** ['pu:ʒu]) : Pot / & ad. ; Complètement (**du-pod** : complètement noir)

✗ *m. comp.* : ***golo-pod***

**Ba pojou ugent litr ahe** : Dans des pots de vingt litres là *(Laz)* ; **Pé vïe aet toud an dour deuh ar pod, bade ket pell an dour** : Quand toute l'eau du pot était partie, l'eau ne durait pas longtemps *(An Uhelgoat)* ; **Meus ur pod ar hi-se ato, ugent litr neuhe reemp assames ha ba'n Amerik reen mo(d)-se** : J'ai toujours un pot comme ça, nous faisions alors vingt litres ensemble et en Amérique je faisais comme ça *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Oa laket ur mell pod ba'r c'hoat ha tan dan !** : Il fut mis un énorme pot dans le bois et le feu en dessous *(Landelo)* ; **Ha lod a ree an dra-he ha lakè o vod dindan ar machin-ekremeus ahe his-se ha oa ket mad !** : Et certains faisaient ça et mettaient leur pot sous l'écrémeuse là comme ça alors que ce n'était pas bien ! *(Skrigneg)* ; **Me meus choñj deuh an dra-he ! Vij(e) ket laket ba'h ar poujou 'vel vé gwraet, pe 'vel vije...** : Je me rappelle de ça ! On ne mettait pas dans les pots comme on fait, ou comme on faisait... *(Skrigneg)* ; **Ya, goud(e)-se divêtoc'h oa hag é deut an dra-he neuhen, set' ni lake ar c'hig ba'r pojou, me(d) da gomañs vije ket** : Oui, ensuite, c'était plus tard que c'est venu alors, nous mettions donc la viande dans les pots, mais pas pour commencer *(Berrien)* ; **Ha pep mintin, toud an dud dapè mel ba'r pod dé lak(ad) w(ar) ar bar(a), dé zibiñ ga'r loa ha vis(e) ket rum (e-)bed !** : Et chaque matin, tout le monde prenait du miel dans un pot pour mettre sur le pain, pour manger à la cuiller et il n'avait pas de rhume ! *(Kleden)*

- **Be tap(ed) d'ober ur golo-pod** : Être pris pour être père nourricier ; **Hezh zo tapet d'o(be)r ur golo-pod** : Il est pris pour être père nourricier *(Ponvel)*

- **Du-pod** [dy'po:(w)d-t] [***du-pod*** 1867] : Complètement noir (-e) ; **Hezh so du-pod** [dy'po:wd-t] **ga'r boesson** : Il est complètement noir par l'alcool *(Laz)* ; **Du-pod** [dy'po:d-t]**, du (e)vel ar po(d)-fer war an tan** : Complètement noir, noir comme la marmite sur le feu *(Plouïe)*
- **Loa-bod** [l(w)a'bo:d-t] : Cuiller à pot ; **Ga'r l'a-bod ya vise tennet, vise tapet ar c'hoèien diwar ar laezh** : On enlevait, on extrayait la crème du lait à la cuiller à pot *(Ponvel)* ; **Ha neuhe vije laket ar chidour(e)n hag gad ar loa-bod vije lakeet ba'n assïed** : Et alors on mettait le chaudron et on mettait à la cuiller à pot dans l'assiette *(Pleiben)* ; **Pa rees ga'r l(o)a-bod war 'r bodes a teu an hi(ni) tew toud ganes, sell goude chome ket kalz tra, se oa laezh digoènet 'è** : Lorsque tu utilises la louche sur la bassine, tu obtiens tout la partie grasse, donc ensuite il ne restait pas grand-chose, ça c'était aussi du lait écrémé *(Skrigneg)* ; **Me meus ket bet 'è dïennet laezh ba poudisi (aha)naon, lod a ree ! E vïe laket-heñw ba'r bodes ha vise dïennet ga'r l'a-bod !** : Moi je n'ai pas eu aussi écrémé du lait dans des pots, certains faisaient ! Ils le mettaient dans une bassine et c'était écrémé à la louche ! *(Sant-Wazheg)*
- **Pod-grê** [pot'krɛ:] : Charnier / Saloir / Pot en grès ; **Ah ! Ar pod-grè é ?** : Ah ! Le saloir aussi ? *(Bolazeg)* ; **Ur pod-grê, (e)vel vise laket 'e ar c'hoahen gwech-ell** : Un pot en grès, comme il y avait autrefois pour mettre la crème *(Lokarn)* ; **Ya, me meus un', ur pelestr, un' grê** : Oui, j'en ai un, un saloir, un en grès *(Kleden)* ; **Ba ar pod-grê, heñ oa ur pod ha' vije lak(et) ar c'hig da sallañ barzh, gwich-ell** : Dans le charnier, c'était un pot dans lequel on mettait la viande à saler, autrefois *(Kallag)* ; **Pé vije digoènet vije laket ba'r pod-grê ha vije leusket eizhte 'benn ribotad 'naoñ** : Lorsque c'était écrémé, on mettait dans le pot en grès et on laissait huit jours avant de la baratter *(Skrigneg)* ; **P(a) oan dimeet ma ket ekremeus e-bed hag a zigoavenen ma laezh ga'r l(o)a-bod ha vije laket ba ur pod-grê neuhe** : Lorsque j'étais fiancée, je n'avais pas d'écrémeuse, j'écrémais à la louche mon lait que l'on mettait alors dans un pot en grès *(Skrigneg)*
- **Pod-gwer** : Pot en verre ; **Ah ya ! Med neu'n lakes ar c'hig ba'r poujou-gwer, pé vije lah(et) ar pe-moc'h sallès ket 'naoñ na mann e-bed !** : Ah oui ! Mais alors tu mets la viande dans les pots en verre, lorsqu'on tuait le cochon tu ne le salais pas ni rien ! *(Kallag)* ; **Kar vije troc'het teir-pider goteletenn (a)ssames ha neu'n vïent lakeet ba'r poujou-gwer ha lakees un tamm bihen hor(e)n gante ha vijent laket da boahad goud(e)-se neu'n pad div eur, pe teir eur** : Car on coupait trois-quatre côtelettes alors mises ensuite en cuisson pendant deux heures, ou trois heures *(Kallag)*
- **Pod-laezh** : Pot de lait ; **Me ouïe walc'h pe-sort mod ree ! Just ha vije hadlaket ar c'hoaien ba'r pod-laezh** : Je savais bien comment elle faisait ! Juste et elle remettait la crème dans le pot de lait *(Karnod)* ; **Me meus bet gwraet ga'r pod-laezh ! Hag a oa lak(et) ur golo war'naoñ hag a ur vazh barzh, ur vazh 'vi(d) ar ribout ! Hag a ree amann meh-mod hañ !** : J'ai eu fait avec le pot de lait ! On mettait le couvercle dessus et un bâton à l'intérieur, un bâton pour la baratte ! Et ça faisait du beurre de la même manière hein ! *(Skrigneg)*

**POD-DÏENN** [po.d'dijən] : n.m. (pl. **pojou-dïenn** ['po:ʒu'dijən]) ; Crémière (pot)

**Beñ nign lake hoñ heñi, pass ba'r puñs, me(d) ba-bord ar puñs vïe laket ar pod-dïenn** : Ben nous mettions le nôtre, pas dans le puits, mais on mettait le pot de crème au bord du puits *(Sant-Wazheg)*

**POD-DOUR** [pot'du:r] : [***pot dour*** 1659] n.m. (pl. **pojou-dour** ['po:ʒu'du:r]) : Cruche

**Barzh un dorn oa ar gras gantoñ uhel ha barzh an dorn-all oa ar pod-dour binniget** : Il portait haut la croix d'une main et de l'autre il tenait la cruche d'eau bénite *(An Uhelgoat)* ; **Ur pod-dour war he venn** : Une cruche sur la tête *(Lannedern)*

**POD-ESPERN** [pod'espɛrn] : [***pot espern*** 1633] n.m. (pl. **podou-espern** ['podu'espɛrn]) ; Tirelire

**Gronnañ erc'hent ba ur pod-espern** : Amasser de l'argent dans une tirelire *(Poullaouen)*

**POD-PRI** [pot'pri:] : [***pot pry*** 1633] n.m. ; Pot en terre cuite

**Ur pod-pri zo amañ** : Il y a ici un pot en terre cuite *(Lannedern)*

**POD-KOAIEN / POD-KOÈIEN** [pot'kwɑ.jən] [pot'kwɛ.jən] : n.m. ; Crémière (pot)

**Pod-koaien, geo ! Ar c'hoaien vije laket barzh pa vije ekremet ar laezh** : La crémière, si ! On y mettait la crème lorsqu'on écrémait le lait *(Plourac'h)* ; **Wechou vis(e) poan klass o(be)r an amann, ba'r gouañw vis(e) poan gantoñ, dalc'het 'naoñ ba'r c'hogn ha ar pod-koèien ba'r c'hogn ha 'terc'h da droiñ 'naoñ, mod-ell ma vis(e) bet re yin, neu'n vis(e) ket bet deut gwech e-bed kàer ga'r pezh oa war'naoñ ha ma vis(e) re domm, neu'n 'h ee toud maes** : Il était parfois pénible de chercher à faire du beurre, en hiver c'était pénible, le garder dans le coin, la crémière dans le coin et il fallait continuer de touiller, sinon si c'était trop froid, il ne serait alors jamais devenu beau vu ce qui le recouvrait, et si c'était trop chaud, alors tout sortait *(Kergloff)*

**POD-RIBOT** [pot'ri:bod-t] : [***poribott*** 1744] n.m. (pl. **podou-ribot** ['po:du'ri:bod-t]) ; Baratte

**Ar pod-ribot en he gaol** : La baratte dans son entrejambe *(An Uhelgoat)*

**POD-SOUBENN** [pod'zu:bən] : [***pod ar soubenn*** 1878] n.m. (pl. **podou-soubenn** ['po:du'zu:bən]) ; Soupière (cf. **SOUPIERENN**)

**War an treber (e)ma ar pod-soubenn** : La soupière est sur le trépied *(Lannedern)* ; **An heñi-gozh 'tap peg ba hemañ ha chet (a)nèoñ war e benn ba'r pod-soubenn !** : La vieille le chopa et le jeta tête la première dans la soupière *(Landelo)*

**POD-TU** [po'ty:] : n.m. (pl. **pojou-du** ['po:ʒu'dy:]) ; Bouilloire (cf. **POFÈR**)

**Na ! Pass ar pod-tu ! Ar pofèr oa ba'r c'horn ahe** : Nan ! Pas la bouilloire ! C'était la marmite qui était dans le coin là *(Kolloreg)*

**PODAD** ['po:dəd-t] : [***podad*** 1530] n.m. ; Potée / Pot de

**Ur podad dow-c'hant litrad gav din, pe kant litrad, meus ket joñj kin !** : Un pot de deux cents litres je crois, ou cent litres, je ne me rappelle plus ! *(Skrigneg)* ; **Am(añ) 'benn vé deb(et) ur yar gozh ha 'benn-neuhe vé gwraet ur pod(a)d-soubenn ha vé soubenn mad !** : Ici quand on mange une vieille poule et pour-lors on fait une soupière de soupe et c'est de la bonne soupe ! *(Laz)* ; **Hègn teue hag me môa lakeet 'r podad-koñfitur ga ur bann(e)-dour ha' bassee ur wech tre var(e) ha hègn 'n-im veuñfe ba'n dour** : Ils venaient et j'avais mis un pot de confiture avec un verre d'eau et je passais une fois le temps, ils se noyaient dans l'eau *(Laz)*

**PODEG** ['po:dəg-k] : [***podecq*** 1633] ad. ; À dôme / En colimaçon

➢ **Melc'hod-podeg** ['melhɔt'po:dəg-k] : Escargots *(Pleiben)*

**PODES** ['po:dəz-s] : [***podes*** 1633] n.f. (pl. **podisi** [po'di:zi] **poudisi** [pu'di:zi]) ; Bassine

**Leun é ar bodes** : La bassine est pleine *(Plouïe)* ; **Ar laezh vise laket ba podisi, ba podisi leden ahe hi-se** : On mettait le lait dans des bassines, de larges bassines là comme ça *(Ponvel)* ; **Ga'r loa-bod a vije digoènet ba un tamm bodes pe ur bessel bihen blamed daoñ da yinañ !** : On écrémait à la louche dans une petite bassine ou un petit récipient pour qu'elle refroidisse ! *(Skrigneg)* ; **Me meus ket bet 'è dïennet laezh ba poudisi (aha)naon, lod a ree ! E vïe laket-heñw ba'r bodes ha vise dïennet ga'r l(o)a-bod !** : Moi je n'ai pas eu aussi écrémé du lait dans des pots, certains faisaient ! Ils le mettaient dans une bassine et c'était écrémé à la louche ! *(Sant-Wazheg)*

**PODESAD** [po'de:zəd-t] : [***podesad*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [pode'zɑ:du]) ; Bassinée / Bassine de

**Ar re-m(añ) vije rôet ur bodesad-ed dê pe diw !** : On leur donnait un ou deux bassines de blé ! *(Skrigneg)*

**POEÑ** [pwɛ̃] : n.m. ; Poing

**Un taol botes d'un' ha un taol-poeñ d'un'-all ha yô ! Ha da haloup d'ar gêr !** : Un coup de pied à une et un coup de poing à une autre et c'est parti ! Et de courir à la maison ! *(Berrien)*

**POEÑSON** ['pwɛ̃sɔ̃n] : [***poenczon*** 1499] n.m. (pl. **-iou** [pwɛ̃'sɔ̃nju]) ; Poinçon / Pointerolle

**Taped ar vassetenn gad ur poeñson pe ur gisell da skoiñ war un men mennaket** : Prendre la massette avec une pointerolle ou un ciseau à pierre pour frapper sur une pierre quelconque *(An Uhelgoat)*

**POENT** [pwɛn-t] : [***poent*** 1499] ad. ; (il est) Temps / **POENT** [pwɛn-t] : n.m. (pl. **poeñchou** ['pwɛ̃(j)ʃu]) ; Moment précis / L'heure (du repas, etc.) / Point

**Pa oa deut ar poent** : Quand le moment fut venu *(Skrigneg)* ; **Ya, poent é echüiñ an ti, ya** : Oui, il est temps de finir la maison *(Skrigneg)* ; **Poent é daoñ lard(añ) i garr !** : Il est temps qu'il graisse sa charrette ! *(Kareis)* ; **Poent diñ kass ma zreid !** : Il est temps que je ripe les galoches ! *(Plourac'h)* ; **Poent é doc'h mond dé gousked** : Il est temps pour vous d'aller vous coucher *(Kleden)* ; **Sete pa vije deu(t) ar poent neuhe, libr ar pressou(e)r...** : Donc alors lorsque le moment arrivait, le pressoir libre... *(Skrigneg)* ; **D'ar poent-se, ya ! Ar suilh-raden vije gwraet deus an dra-he** : À ce moment-là, oui ! On appelait ça les saints de glaces *(Skrigneg)* ; **D'ar poent ma oan-me yowank oa ket kalz bïou-laezh 'e** : Du temps de ma jeunesse il n'y avait pas beaucoup de vaches laitières non-plus *(Skrigneg)* ; **Poent é soñjal o(be)r ur lor-zi ne(ve)** : Il faut penser à faire un nouveau sol pour la maison *(Poullaouen)* ; **Alïes vïe poent pred** : C'était souvent l'heure du repas *(An Uhelgoat)* ; **Ya, med 'ma ket poent d'ar pred c'hoazh** : Oui, mais ce n'est pas encore l'heure du repas *(Berrien)* ; **Poent a-walc'h é daoñ mond, dilivret 'o hag ar re-all gantoñ** : Il est grand temps pour lui de partir, il sera délivré ainsi que les autres *(Skrigneg)* ; **Sourikal ra ar c'harr, poent é lardo (a)naoñ** : La roue de la charrette grince, il est temps de la graisser *(Kergrist)* ; **N'ounn ket 'g-eñw nagn kêr (e-)bed d'ar poent-se, eo ? N'oun ket sur...** : Je ne sais pas s'ils n'avaient pas de chez eux à cette époque-là, si ? Je ne suis pas sûr... *(An Uhelgoat)* ; **Sete pé vis(e) diskennet da-bek(ed) ur serten poent a ouele ket kin** : Donc lorsqu'on descendait jusqu'à un certain point, ça (la motte) ne suintait plus *(Skrigneg)* ; **Med ma mamm-gàer oa pennher ha sete d'ar poent-se vije ar vugale okupet ga'r re-gozh** : Mais ma belle-mère était unique héritière et donc à cette époque-là les enfants s'occupaient des vieux *(Skrigneg)* ; **Poent é diskar ar gwênneched-se** : Il est temps d'abattre ces arbres-là *(Kallag)* ; **Med d'ar poent-se oamp delikad sell !** : Mais à cette époque-là nous étions agiles tiens ! *(Skrigneg)* ; **Se zo kaos, neuhe d'ar poent-se 'n-hi(ni) oa aet ma zad-kozh d'ar bourk** : C'est pourquoi, c'est alors à cette époque que mon grand-père alla au bourg *(Skrigneg)* ; **Oaint deut er-maes deja pis, 'hond da veañ poent perchenniñ 'nê deja** : Ils étaient déjà sortis les pois, ils allaient déjà être prêts à être perchés *(Skrigneg)* ; **Bon ! Ha 'h amp da domm(añ) ur bann'h-kafe brem(añ) da boent mer(e)nn !** : Bon ! Nous allons maintenant chauffer un peu de café pour le goûter ! *(Skrigneg)* ; **Moien zo dec'h d'o(be)r ha bremañ (e)ma ar poent, pedur bremañ (e)ma ar linad neve tond !** : Vous avez la possibilité d'en faire et maintenant c'est le moment, puisque maintenant les nouvelles orties sont en train de sortir ! *(Skrigneg)* ; **Oh ya ! Poent é dit mond 'ha !** : Oh oui ! Ma foi, il est temps que tu y ailles ! *(Skrigneg)* ; **Med poent é doc'h chom ba'r gêr, me renk, me mé mïoc'h labour d'o(be)r keit-ha veh 'hond da haloupad da hounid arc'hant** : Mais il est temps que tu restes à la maison, je dois, j'ai plus de travail à faire tant que tu pars courir pour gagner de l'argent *(Kolloreg)* ; **Bremañ zo traou ahe (e)vid ober, med d'ar poent-te ga'n dra-he zo bet gwraet, pugur vise gwel(e)t ar paliou-chimino** : De nos jours on a des trucs pour faire, mais à ce moment-là on faisait avec ça, puisqu'on voyait les bêches *(Brennilis)* ; **Ar re vije 'klask o zamm boued ar mo(d)-se, sell vije rôet un tamm bara dê pe ur mer(e)nn, pe mod a vije ba'r poent a vijent** : Ils cherchaient leur nourriture comme ça, on leur donnait donc un bout de pain ou un goûter, ou comme c'était au moment où ils étaient *(Skrigneg)*

- **D'ar poent kentañ** : Dans les premiers temps ; **Pa teuer da bidiñ an dud d'ond d'un eured pe d'ond un tu mennañket e teue tud da bidiñ ! D'ar mar(e)-se vije ket kasset lizhirou, d'ar poent kentañ** : Lorsqu'on vient inviter les gens à aller à une noce ou-bien quelque part, des gens venaient inviter ! À cette époque on n'envoyait pas de lettres, dans les premiers temps *(Skrigneg)*
- **Erro é poent da *u(d)b.* / Poent é da *u(d)b.*** : Il est temps pour *qqn. (/qqchose)* ; **Poent é din o(be)r 'naoñ hañ !** : Il est temps que je le fasse hein ! *(Plouïe)* ; **E'i é poent din mond a-benn taped ma zreñ !** : Il est temps que je m'en aille pour avoir mon train ! *(Skrigneg)* ; **Ha oan choñj pe-naos oa erro poent din mond da gowess** : Et je pensais qu'il était temps que j'aille me confesser *(Lokmarïa)* ; **Erro é poent da zond da gowess ha da gomunïañ** : Il est temps de venir se confesser et communier *(Lokmarïa)* ; **Poent é din lak himañ ba'r forn** : Il est temps que je le mette dans le four *(Landelo)* ; **Poent é dit mond ba da siklutenn** : Il est temps que tu ailles dans ton pieu *(Plouïe)* ; **(A-)benn-neuhe vo poent doc'h chet(añ) ar brouss** : Pour-lors il te sera temps de jeter la brosse *(Plonee)* ; **Me zo poent din 'ha** : Il est temps pour moi ma foi *(Berrien)* ; **Poent dit dihanañ d'ober an avoltrenn ganin !** : Il est temps que t'arrêtes de jouer au con avec moi ! *(Poullaouen)* ; **Poent é mond ba'n hent en-dro !** : Il est temps de reprendre la route *(Landelo)* ; **Bremañ é poent d'ar merc'hed dimeiñ !** : Il est maintenant temps pour les filles de se fiancer *(Plonee)* ; **Matresse é poent domp mond 'e ?** : Il est peut-être aussi temps pour nous de partir *(Plouïe)* ; **Ha poent bras é daoñ kaoud !** : Et il est grand temps qu'il ait ! *(Poullaouen)* ; **Oh ya ! Hir é memes-tra ! Poent d'an amzer domm dond !** : Oh oui ! C'est long quand-même ! Il est temps que le temps chaud revienne ! *(Ponvel)* ; **'Benn-neuhe joñj din (e)ma poent din choñjal bæle ma-hun 'e !** : Pour-lors je pense aussi qu'il est temps pour moi de voler de mes propres ailes ! *(Ar C'hastell-Ne)*
- **E-tro poent** : Vers l'époque de ; **An dra-he oa 'tro poent ma mamm-gozh, a'h ee tud da gestal 'vi(d) an ilis** : C'était vers l'époque de ma grand-mère, les gens allaient quêter pour l'église *(Skrigneg)*
- **Mil-boent** [mi'lbwɛn-t] : Plus que temps / Très urgent (-e)
- **Tenn(añ) poeñchou digad *ub.*** ; Enlever des points à *qqn.* (école) ; **Sañset an hini nije ur gomz brezhoneg ba'h e leusson eh beñ vije tennet poeñchou digantoñ** : Celui qui avait un mot de breton dans sa leçon eh ben on était censé lui enlever des points *(Berrien)*

**POENTAÑ** ['pwɛntə] : [***poentaff*** 1499] vb. ; Pointer

**War skoa ar veuc'h vïe lakeet an dorn hag ar bis ! Ha vïe poentet ahe gis-se ba-lem a oa ar gwakañ toud ahe gis-se hag a chome un' / dow zevezh** : On mettait la main et le doigt sur l'épaule de la vache ! Et on pointait comme ça là où c'était le plus mou et ça restait un / deux jours *(Skrigneg)*

**POENTENN** ['pwɛntən] : [***poentenn*** 1889] n.f. (pl. **-ou** [pwɛn'tɛnu]) ; Pointe

**Med ma vije re uhel vije ur vazh-koat ga ur boentenn ba'r penn d'o(be)r krog** : Mais si c'était trop haut, il y avait un bâton en bois muni d'une pointe au bout pour faire crochet *(Skrigneg)* ; **Houzh zo koueet war ur boentenn verkeet (ha deut da goéñvañ / ha é bet da c'hweo)** : Elle est tombée sur une pointe rouillée et elle a (enflé / gonflé) (c'est-à-dire qu'elle est enceinte) *(Plouïe)* ; **Ga tachou pe poentennou** : Avec des clous ou des pointes *(Skrigneg)* ; **Ya, an trokar oa 'vel un hinkin-houarn hag ur boentenn barzh, set(e) ar boentenn antree d'o(be)r un toull** : Oui, le trocart était comme un entonnoir contenant une pointe, la pointe pénétrait donc pour faire un trou *(Skrigneg)* ; **Ha pa vé laket hernach dê a vé troc'het ar c'harn d'o(be)r plass d'an hernach ha laket poentennou goude neuhen da zond er-maes, ba'r c'harn** : Et lorsqu'on leur met les fers, on leur coupe la corne pour faire de la place aux fers et alors après on fait ressortir des pointes, dans la corne *(Skrigneg)* ; **Ma dad-kozh, hezh dape gôed ha' ziskroc'hene (a)nê ha lakè ar c'hroc'hen war ur planken bras ahe gis-se ha vïe laket an dra-he ga poentennou ar mod-se blam da sec'hiñ (a)naoñ** : Mon grand-père, il attrapait des taupes et les dépiautait et mettait la peau sur une grande planche là comme ça et on mettait ça avec des pointes comme ça pour la sécher *(Lokmarïa)*

- **Morzhol da zisplantañ poentennou** : Marteau arrache-clou ; **Ur bineten dowbenneg hag egile zo ur morzhol da zisplantañ poentennou** : Une serfouette, et l'autre c'est un marteau arrache-clou *(Berrien)*

**POESON** ['pwɛːzən] : [***poeson*** 1499] n.m. ; (du) Poison (et fig. pour pers.)

**Pato ar gourvini zo mad deus ar boan-ijili, med poeson eint** : Les tubercules de la bryone sont efficaces contre les rhumatismes, mais c'est du poison *(Poullaouen)* ; **Houmañ so poeson 'ha ! D'ond da lared da mé mamm, voa ket daw dèi 'h o(be)r, pugur ma despugnet un awal 'ziwar an hent !** : C'est un poison ma foi ! De venir dire à ma mère, elle n'était pas obligée, juste parce que j'avais ramassé une pomme sur la route ! *(Plonee)*

**POFÈR / POUFÈR** [po'fɛːr] [pu'fɛːr] : [***pofèr*** 1896] n.m. (pl. **podou-fer** [podu'fɛːr]) ; Marmite (cf. **POD-TU**)

**Du-pod, du (e)vel ar pofèr war an tan** : Complètement noir, noir comme la marmite sur le feu *(Plouïe)* ; **Ma lakes laezh war ar youd ba'r pofèr** : Si tu mettais du lait sur la bouillie dans la marmite *(Lokmarïa)* ; **Hag a-wechou ba foñs ar poufèr vije troc'het pitrabes i(v)e, ur chounave i(v)e** : Et parfois on coupait aussi des betteraves et un chou-navet dans le fond de la marmite *(Berrien)* ; **Na ! Pass ar pod-tu ! Ar pofèr oa ba'r c'horn ahe** : Nan ! Pas la bouilloire ! C'était la marmite qui était dans le coin là *(Kolloreg)* ; **A-bred doc'h ar mintin sa(v)è-hi ha vis(e) lak(et) hezh war 'n tan, an tamm pofèr bihen, ga un tamm kig-soubenn barzh** : Elle se levait tôt le matin et elle la mettait sur le feu, la toute petite marmite, contenant un peu de pot-au-feu *(Kleden)* ; **Peus kemed gwel ha goude lakeent ket 'nê (ne)med un devezh d'ond d'an eured, vije du ar c'holiirou 'vel vijent bet kajimant dan ur poufèr !** : Tu n'as qu'à voir et après ils ne les mettaient qu'une journée pour aller à la noce, leurs cols étaient noirs comme s'ils avaient quasiment sous une marmite *(Skrigneg)* ; **Me(d) dé gomañs oa ur poufèr un tamm a(he), ma peus c'hoant, a-wechou vïe daw bi pell 'tigass amann barzh ! Vïe daw skoiñ alïes** : Mais au départ il y avait une marmite en quelque sorte là, si tu veux, parfois il fallait mettre du temps pour y produire du beurre ! Il fallait battre souvent *(Sant-Wazheg)*

- **Mis c'hwevrer zo gouest da lakad un tu deus ar pod-fer da virviñ hag an tu-all da skorniñ** : Février est capable de bouillir la marmite d'un côté et de geler l'autre *(Plouïe)*

**POFÈRAD / POUFÈRAD** [po'fè:rəd-t] [pu'fè:rəd-t] : [***pofèrad*** 1896] n.m. ; Marmite de / Marmitée

**Gwelien, vije poahet patates, ur mell poufèr a vije ha amañ oa ur chiminal ahe ba'r hreñch a-dreñw ha vije poahet ur poufèrad-patates** : La pâtée, on cuisait des patates, il y avait une grosse marmite, il y avait ici une cheminée dans la grange derrière et on cuisait une marmitée de patates *(Berrien)* ; **Amañ (e)ma ar saout da zourañ ! Ar poufèrad-traou da gargañ ha da boahad boued d'ar moc'h ! Amañ zo labour d'o(be)r !** : Ici il y a les vaches à abreuver ! La marmitée à charger et la nourriture des cochons à cuire ! Ici y a du travail ! *(Skrigneg)*

**POHER** [po'hɛr] ['pohər] : [***Poucher*** 871] n.l. ; Poher

**Kareis zo ba ar c'hreis deuh ar Poher** [po'hɛr] : Carhaix est au centre du Poher *(Plourac'h)* ; **Ha (e)viton-me ba ar Poher** [po'hɛr] **zo dow ganton deus ar Morbihan** : Et pour moi il y a deux cantons du Morbihan dans le Poher *(Plourac'h)* ; **Ha (e)mañ ar C'host-er-c'hoat barzh ha (e)mant popred ba ar Poher** [po'hɛr] : Et c'est le Kost-er-c'hoat et ils sont toujours dans le Poher *(Plourac'h)*

**POK** [pog-k] : [***pok*** 1927] ad. ; Qui tombe lourdement / Bien tassé (-e)

**Teil-pok oa ba'r c'hrow** : Il y a avait du fumier bien tassé dans la crèche *(Plouïe)*

- **Dall-pok** : Complètement miro *(Kergrist)* / Complètement émoussé (-e) ; **Ha' droc'h ket kin ? Dall-pok, mann e-bed d'o(be)r ganti kin !** : Et elle ne coupe plus ? Elle est complètement émoussée, on ne peut plus rien faire avec ! *(Kleden)*
- **Mew-pok** : Ivre mort ; **Bon, vïent ket mew-pok heñ !** : Bon ils n'étaient pas ivres morts hein ! *(Lokarn)*

**POK** [pok] : [***pocq*** 1547] n.m. (pl. **-ou** ['poku]) ; Baiser / Bisou

**Ma gwraet ur pok daoñ** : Je lui avais fait un baiser *(Skrigneg)* ; **Nann, vij(e) ket rôet pokou demp na traou mod-se hañ !** : Non, on ne nous donnait pas de bisous ni de choses comme ça hein ! *(Skrigneg)*

**POKAÑ** ['pokə] : [***pokañ*** 1927] vb. ; Manger goulûment / Frapper (fer, terre...)

**Pok a ra** : Il mange goulûment *(Plouïe)* ; **Faot pokañ an hou(a)rn, ma nïe lesket da re bell nise devet ar c'hoat** : Il faut battre le fer, s'il l'avait laissé trop longtemps il aurait brûlé le bois *(Berrien)* ; **Bet peus merc'hed so kosto, ar re-s(e) sa(v)e ar penn-treñch ! Ar re-s(e) a boke hag a ziskrape an douar** : Tu as eu des femmes qui sont costaudes, elles levaient la lame de houe ! Elles frappaient et arrachaient la terre *(Ponvel)*

**POKED** ['pokəd-t] : [***poquet*** XVI[e]] vb. ; Donner un baiser / Embrasser

**Oh ! Red é din poked dit !** : Oh ! Il faut que je t'embrasse ! *(Skrigneg)* ; **Ha poked d'un'-gozh 'veldin-me !? Petra é ar machin-se ?!** : Et embrasser une vieille comme moi !? Qu'est-ce que c'est que ça ?! *(Skrigneg)*

- **'N-om boked** : S'embrasser ; **Ha 'n-om boked ahe gis-se** : Et s'embrasser là comme ça *(Skrigneg)* ; **Goûd a houz(e)s ar re-yowank pe-nao(s) a reont pé 'n-om gav ennoñ... 'N-om boked** : Tu sais comment les jeunes font lorsqu'ils se retrouvent dedans... S'embrasser *(Skrigneg)*

**POLE** ['po:le] : [***pole*** 1499] n.m. (pl. **-o** [po'lew]) ; Treuil (de puits) / Poulie

**Ur poleo da droiñ, ga'r chadenn** : Un treuil à tourner, avec une chaîne *(Speied)* ; **An dra-(ho)nt meus gwelet 'è ha ma tenn(et) an dour toud da 'r puñs ga'r poleo, ran d'an dra(-ho)nt** : J'ai également vu ça, j'avais tiré toute l'eau du puits au treuil, que j'appelle ça *(Speied)* ; **Chomet oa sac'het ar sailh ba'r pole us d'ar puñs** : Le seau était resté coincé dans la poulie au-dessus du puits *(An Uhelgoat)*

**POLENN** ['po:lən] : n.f. ; Bol (cf. **BOLENN**)

**POLES** ['pɔ:ləz-s] : [***poles*** 1633] n.f. (pl. **polisi** [po'li:zi]) ; Poulette

**Lod lare oa blam na displeuñet re a bolisi** : Certains disaient que c'était parce qu'il avait déplumé trop de poulettes *(An Uhelgoat)* ; **Ur bolisig vraw** : Une belle petite poulette *(Poullaouen)*

**POLISS** [polis] : [***poliçc*** 1633] n.m. ; Police

**Ha sete just pé oa-heñw krog pissañ oa digoueet ar poliss war'nèoñ, ale kasset ma c'hlïant d'ar prijon !** : Et donc juste quand il commença à pisser la police lui tomba dessus, allez mon client envoyé en prison ! *(Ar C'hastell-Ne)*

**POLITIK** [politik] : [***politik*** 1992] n.m. & ad. ; Politique

**Ba'r politik vé gwraet ar mod-se sur 'ha** : Ça se passe comme ça en politique pour sûr *(Plouïe)* ; **N'oc'h ket gouest da jeñch ur politik deuh ur vro deus an eil devezh d'egile !** : Vous ne pouvez pas changer une politique d'un pays d'un jour à l'autre ! *(Lannedern)* ; **Eh ! Sa(v)et a oa ar jeu 'tre Jañ-Mari ha Pier diwar-benn ar politik, dow vad a'ha !** : Eh ! Jean-Marie et Pierre étaient en querelle à propos de la politique, deux bons ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Krog oan d'en-om veskañ ga muoc'h ga'n dud ha dre-se oan (e)n-om ga(v)et da (e)n-om okupiñ deus politik goude** : Je commençais à me mélanger à plus de gens et par conséquent je m'étais retrouvé ensuite à m'occuper de politique *(Kalaner)*

**POLITIKEREZH** [politi'kɛːrəz-s] : [***politikerez*** 1931] n.m. ; (de la) Politique

**Serr 'h o(be)r katekis reent politikerezh 'e** : Tout en faisant du catéchisme ils faisaient aussi de la politique *(An Uhelgoat)*

**POLLÜAÑ** [po'lyː(ə)] : [***polluiff*** 1632] vb. ; Polluer (souiller)

**Ha pad an amzer neuhe vé an dud 'tond deus Parich vankeñchou 'h ober goap deuh-houoh, lared lar veh krog pollü ar vro, kemer ato ar peisant 'vi(d) ur powr-kaezh !** : Et alors pendant ce temps les gens venant de Paris en vacances se moquent de vous, vous disant que vous commencez à polluer le pays, toujours prendre le paysan pour un pauvre type *(Lannedern)*

**POLOSS** ['pɔːləz-s] : [***poloss*** 1716] coll. ; Prunes sauvages

**An ilin hag ar poloss a dason an dent** : Les prunelles et les prunes sauvages agacent les dents *(Kergrist)* ; **Prun ha neuhe poloss vije laket da reiñ blas** : On mettait alors des prunes et des prunes sauvages pour donner du goût *(Skrigneg)*

**POLOTENN / BOLOTENN** [(p/b)o'lotən] : [***polot*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [polo'tɛnu]) ; Pelote / & Balle à jouer (cf. **PELLENN**)

**Med goud(e)-se divêtoc'h neuhe mamm na gwraet ur boupeenn din ga gwlan, ga polotennou gwlan, an dra-he oa dija gwelloc'h** : Mais après ça plus tard alors ma mère m'avait fait une poupée de laine, avec des pelotes de laine, c'était déjà mieux *(Skrigneg)* ; **A-wechou vije un tamm polotenn pe un dra mennaket** : Parfois c'était un bout de pelote ou quelque chose *(Skrigneg)* ; **Ha ezhpenn oa ar vugal(e) nôa bolotennou ha pé goueent war an douar, ar re-h(e) ree sklêrijenn** : De plus les enfants avaient des balles à jouer et lorsqu'elles tombaient sur le sol, elles produisaient de la lumière *(Brennilis)*

**POLOTENNAD** [polo'tɛnəd-t] : [***polotennad*** 1992] n.f. ; Pelote de

**Me oa vounnus da vrêdiñ, me vïen ket pell, me ree ur bolotennad gwlan deuh ar mitin beked ma lein walc'h** : Je cousais rapidement, je n'étais pas longue, je faisais une pelote de laine le matin pratiquement jusqu'au dîner *(Poullaouen)*

**POLTRED** ['pɔltrɛd-t] : [***poltræt*** 1632] n.m. (pl. **poltrejou** [pɔl'treːʒu]) ; Photo / Portrait (cf. **FOTO**)

**Duskun rin poltrejou dit divêtoc'h** : Je te montrerai des photos plus tard *(Skrigneg)* ; **Mod-se vije, ya-ya ! 3/4 oagn, be zo poltrejou hag a oa brageier 3/4 warne** : C'était comme ça, oui-oui ! Ils étaient 3/4, il y a des photos où il y a des pantalons 3/4 *(Ar Fouillez)* ; **Alïes vé represantet ga ur pesk ba i veg, war ar poltrejou** : Il est souvent représenté avec un poisson au bec, sur les photos (le héron) *(Skrigneg)* ; **Ya, memes mein-do deus Lokireg, meus ur poltred ahe hag a ree pemp santimetr !** : Oui, même les ardoises de Loquerec, j'ai une photo là et elles faisaient cinq centimètres ! *(Skrigneg)* ; **Heñ na bet poltrejou deus ma oa ar chapel a-raog hag é gwraet evel ma oa !** : Il avait eu des photographies de la chapelle telle qu'elle était avant, elle est faite comme elle était ! *(Skrigneg)* ; **Ma gwreg so ahe his-se hag a neus ar poltred ar mod-se** : Ma femme est là, elle a la photo comme ça *(Kolloreg)* ; **Ha é bet kajimant c'hwec'h mis ene 'wel pe-naos (e)ma kont ! Hag gwel(et) meus poltrejou gantoñ, n'eint ket braw toud hañ !** : Il y a été quasiment six mois pour voir comment ça se passe ! Il m'a montré des photos, c'est pas super pour eux hein ! *(Skrigneg)*

**POMP** [põm-p] : [***poump*** 1877] n.f. (pl. **-chou** ['põmpʃu]) ; Pompe

**Kass ree toud ar bomp tre d'ur stêr** : Il envoyait toute la pompe jusqu'à une rivière *(Speied)* ; **Oa digasset dour ga'r bomb d'an nec'h !** : On amenait l'eau à la pompe en haut *(Speied)* ; **Ha ma digass(et) ar bomp d'ar bomperien ha pad an amz(er)-s(e) ar sourss mamp digasset diga'r feunteun** : Et j'avais amené la pompe aux pompiers, pendant ce temps-là nous avons amené la source par la fontaine *(Speied)* ; **Ur bomp vad meus ha houzh meus ket kollet ! Ha houzh jervichey din da c'hweo un'-all c'hoazh pe diw !** : Elle a une bonne pompe et elle je ne l'ai pas perdue ! Et elle me servira à en gonfler encore une autre ou deux ! *(An Uhelgoat)* ; **Hag ar feunteun mamp lak(et) ar bomp war'nèi ba'n traoñ ahe gis-s(e), houm(añ) n'ee ket dé hesk gwech (e-)bed 'nèi 'è, gwech e-bed !** : Et nous avions mis la pompe sur la fontaine en bas là comme ça, elle ne se tarissait jamais non-plus, jamais ! *(Speied)*

**POMPAÑ** ['põmpə] : [***pompa*** 1872] vb. ; Pomper

**Ha go(ude)-se 'hat oa gallet pompañ neu'n** : Et tiens ensuite on pouvait alors pomper *(Speied)*

**POMPER** ['põmpər] : [***pomper*** 1888] n.m. (pl. **-ien** [põm'pɛrjən]) ; Pompier

**Med d'ar mare-se na oa ket pomperien, na kamioniou oa ket (iv)e da charrea(d) dour (e)vel zo bremañ** : Mais à cette époque-là il n'y avait pas de pompier, ni non-plus de camion pour transporter de l'eau comme il y a maintenant *(Plouïe)* ; **War-lerc'h an dra-(ho)nt oa d(i)goueet pomperien ba Speied neu'n, war-lerc'h an tan** : Après ça, les pompiers sont arrivés à Spézet, après le feu *(Speied)* ; **Bremañ vé ket gwraet (ne)med lak ar sirenn en-dro hag ar bomperien teu gad o c'hamïon-dour** : Maintenant on ne fait que mettre la sirène en route et les pompiers viennent avec leur camion à eau *(Plouïe)*

**POMPINENN** [põm'piːnən] : [***pompinenn*** 1876] n.f. ; Coquette

✗ *syn.* : ***pleumpenn***

**Me meus klèet mamm-gozh à lar(e)d pé wele ur plac'h yowank 'n-om gaoud fiched ahe : Daon ! Set' ahe ur bompinenn !** : J'ai entendu grand-mère dire lorsqu'elle voyait une jeune femme se rendant là élégante : Dam ! En voilà une coquette ! *(Skrigneg)*

**POÑSIN** ['põsin] : [***poncin*** 1499] n.m. (pl. **-ed** [pɔ̃'siːnəd-t]) ; Poussin / Oiseau / & fig. Bel homme / Coquet (-te)

✗ *syn.* : *(poussin)* ***lapouss, lapouss-bihen*** *(bel homme)* ***beufig***

**Ar poñsin, daoust daoñ be ur paotr braw** : Le coquet, bien qu'il soit beau garçon *(Poullaouen)* ; **Goûd a hounn ma ka(v)et ur jervijer hag a oa un tamm poñsin 'ha !** : Je sais que j'avais trouvé un chéri, et c'était un bel homme ma foi ! *(Skrigneg)*

**POÑSIN** ['põsin] : ad. ; Beau (belle) / Coquet (-te) / Propret (-te)

**Me(d) me lar dit a vije poñsin an dud 'hond-kuit goude, pri toud deuh o bouteier ha-toud !** : Mais je peux te dire que les gens étaient proprets après en partant, leurs sabots tout de boue ! *(Skrigneg)* ; **C'hoant ha da veañ friset ha poñsin ha kajemant lares mann e-bed, oh ! Kajimant an dud da zeviñ o venn pa 'h eent ar mo(d)-se** : Tu voulais être frisée et coquette et tu disais quasiment rien, oh ! Les gens se brûlaient quasiment la tête lorsqu'ils allaient ainsi *(Skrigneg)*

**PONT** [pɔ̃n-t] : [vx. br. ***pont***] n.m. (pl. **poñchou** ['pɔ̃(j)ʃu]) ; Pont (cf n.l. : ***Pont-Penity***)

**Ha 'benn digoueo ene oagn laket toud war ar pont ha lar(e)t dê** : Et avant d'y arriver, ils furent tous mis sur le pont et on leur dit *(An Uhelgoat)* ; **Matrehe oa dow pe dri c'hant metr d'ober (e)vid mond d'ar pont** : Il y avait peut-être deux ou trois cents mètres à faire pour aller au pont *(Plonee)* ; **Bon, tan Landelo pé vïe, pugur teue tro ar relegou ha teue da veked ar pont** : Bon, en dessous de Landeleau lorsqu'il y était, puisqu'il venait vers les vestiges et jusqu'au pont *(Kolloreg)* ; **A-raog mond d'ar pont** : Avant d'aller au pont *(Plonee)* ; **Krog un' ba bep pénn d'ar sac'h : Vliw !! Chet (a)nèoñ dreist d'ar pont** : Un crochant dans chaque bout du sac : Vlan !! Jeté par-dessus le pont *(Plonee)* ; **D'an Dardanelles oa aet ha pa oagn aet di oa ur bato anglè oa digoueet ene da zigentañ ha hezh oa bet koulet ga'n Turked ha hezh oa 'h o(be)r ar pont dê da zibarkiñ** : Il alla dans les Dardanelles et lorsqu'ils y allèrent, un bateau anglais arriva là au départ et fut coulé par les Turcs, il leur faisait le pont pour débarquer *(An Uhelgoat)*

➢ **Digoueo war bont ar riskl** : Arriver sur un terrain risqué (fig.) ; **Ahe out digoueet bremañ war bont ar riskl hañ !** : Là tu arrives sur un terrain risqué hein !

**PORASK** ['pɔrask] : [***bourlançz*** 1732 ; ***bouras*** 1821] coll. (sing. **-enn** [pɔ'raskən]) ; (du) Cartilage / Ligaments du bas du sabot du cheval

**Ar boraskenn** : Le ligament du bas du sabot du cheval *(Poullaouen)*

**PORCHERI** [pɔrʃə'ri] : n.f. (pl. **porcherïou** [pɔrʃə'riw]) ; Porcherie

**Un neubeud (a) borcherïou** : Quelques porcheries *(Skrigneg)* ; **Gwraet meus un toullad mat porcherïou** : J'ai fait pas mal de porcheries *(Lokarn)*

**PORC'HELL** ['pɔrhəl] ['pɔːhəl] : [vx. br. ***porchill*** ; ***porchell*** 1499] n.m. (pl. **-eged** [pɔhe'leːgəd-t]) ; Cochon / Porc & Grossier personnage

✗ *syn.* : ***hoc'h, moc'h, tourc'h*** ; & *cf.* : ***gwis***

**Hezh so ur porc'hell !** : C'est un porc ! *(Poullaouen)* ; **Pider gwis ha pemp porc'hell ra naw bi-moc'h** : Quatre truies et cinq porcs font neuf cochons *(Poullaouen)* ; **Ha neuhe ba'r c'hrow-moc'h-se so c'hwec'h mil porc'hell** : Et alors dans cette porcherie-là se trouvent six mille cochons *(Skrigneg)*

**PORT-MONE / PORT-MONI** [pɔrtə'mɔ̃ːn(e/i)] : n.m. ; Porte-monnaie

**Un tamm mone vïe ba'r port-mone** : Il y avait un peu de monnaie dans le porte-monnaie *(Plouïe)* ; **Tammou chournal(ou) vïe dekoupet hag ur ouest-sukr vïe tap(et) ha heñ oa ar port-moni !** : Quelques journaux étaient découpés et on choppait une boîte à sucre, c'était le porte-monnaie ! *(Plonee)*

**PORZH** [pɔrz-s] : [vx. br. ***porth*** ; ***porz*** 1426] n.m. (pl. **-er** ['pɛrzɛr] **perjer** ['pɛrʒɛr]) : Port / Cour

**Ba ar porzh vije dow rummad** : Il y avait deux équipes dans la cour *(Duod)* ; **Ba porzh ar skoul** : Dans la cour de l'école *(Plouïe)* ; **Gwraet na dèi mond maes ar porzh** : Elle la fit sortir de la cour *(Skrigneg)* ; **Komañset ar c'hejer da ganañ ba'r perjer** : Les coqs ont commencé à chanter dans les cours *(An Uhelgoat)* ; **Memes oa re, beñ harze (a)ha(no)mp da gonto brezhoneg ba ar porzh, petram mïem ket disket galleg** : Il y en avait même certains, ben qui nous empêchaient de parler breton dans la cour, autrement nous n'aurions pas appris le français *(Duod)* ; **Voa-hi ket (a)darre ba'r chato kozh petramou ba'r porzh oa kasset da gousked assames gantoñ** : Elle n'était pas encore dans le vieux château ou-bien elle fut envoyée dormir avec lui dans la cour *(Plonee)* ; **Sete me oa aet war-lerc'h hag an otrou-person a'h ee d'ar porzh 'ha !** : Je suivis donc le recteur et allai dans la cour ! *(An Uhelgoat)* ; **Peus ket joñj oamp 'n-om ga(v)et ba ur feurm ba Plouguer ha oa ar gargad-irvin war-greis ar porzh** : Tu ne te rappelles pas quand nous nous sommes retrouvées dans une ferme à Plouguer, il y avait un chargement de radis au beau milieu de la cour *(Kergloff)* ; **Ma zad oa ba'r porzh ha glee tud ha' rigole ! Ha heñ 'tond ba'n ti !** : Mon père était dans la cour et entendait des gens qui rigolaient ! Il vint dans la maison ! *(Karnod)* ; **Ba'r porzh gouee an obujou hag owen memp pera !** : Les obus tombaient dans la cour et nous avions peur quoi !

*(Karnod)* ; **Pé welemp pegen braw vije ar perjer !** : Quand nous voyions à quel point les cours étaient belles ! *(Skrigneg)*

- **Ba'r porzh !** : Dehors ! (dans la cour) ; **Ale ba'r porzh ! Espulset da Kerwalen 'vi(d) an dra-h(e) !** : Allez dehors ! Expulsé de Kerwalen pour ça ! *(Laz)*

**POS** [po:z-s] : [***pos*** 1744] n.m. (pl. **pochou** ['poʃu] **pojou** ['po:ʒu]) ; Mot

**Med ouïemp ket ur pos galleg hañ !** : Mais nous ne savions pas un mot de français hein ! *(Poullaouen)* ; **Eürusamant neus skrivet un neubeud pochou dèi war an daol ene** : Heureusement qu'il a écrit quelques mots sur la table là *(Kolloreg)* ; **Hezh oa ar pos tàè papred** : C'était le mot qui venait toujours *(Kleden)* ; **Mé samm mamm-gozh ouïe ket komz pos galleg** : Ma p'tite grand-mère ne savait pas parler un mot de français *(Sant-Wazheg)* ; **Ha ouïen ket pos galleg (e-)bed c'hoa(zh) benn oan aet d'ar skoul** : Et je ne savais pas encore un mot de français avant d'aller à l'école *(Laz)* ; **Charret e veg gatoñ, lare pos (e-)bed** : Son clapet fermé, il ne pipait mot *(Lokmarïa)* ; **Dre-amañ vïe ket lar(e)t an dra-he morse, n'egziste ket ar pos ba'r langach meus bet kaoseet me** : Par ici on ne disait jamais ça, le mot n'existait pas dans la langue que moi j'ai parlée *(Lannedern)* ; **Me ouïen ket pos galleg (e-)bed raog oan aet d'ar skoul (aha)naon, ar pezh oa un tor dijar !** : Moi je ne savais pas un mot de français avant d'être allé à l'école, ce qui était déjà un tort ! *(Speied)* ; **Wechou teue kaos ganomp ar mo(d)-se lar lod vïe bet ba Paris ha pé teuegn en-dro ouïegn ket ur pos brezhoneg !** : Parfois on en venait à parler comme ça que certains avaient été à Paris et lorsqu'ils revenaient, ils ne savaient pas un mot de breton ! *(Brennilis)* ; **An dra-he é ar skoliou Diwan hag ar re-he neus eñvantet pochou ha' n'egzistont ket ba'r vro amañ gi-mañ, deus pe-lec'h teu, me n'ouzon ket !** : Ce sont les écoles Diwan et ils ont inventé des mots qui n'existent pas dans le coin ici, d'où ça vient, je n'en sais rien ! *(Lannedern)* ; **D'ar mar(e)-s(e) oa brezhoneg mad 'hat ! Fei mad ! Heñi ar vro kwa ! 'Benn-neuh(e) 'r re-h(e) nôa kalz mignoc'h pochou 'vidin, sur siken !** : À cette époque il y avait du bon breton ma foi ! Bon ma foi ! Celui du coin quoi ! Pour-lors ils (les anciens) avaient beaucoup plus de mots que moi, c'est même certain ! *(Laz)* ; **Me oain ket aet d'ar skoul (aha)naon ken oain naw vla ha ouïen ket pos galleg (e-)be(d) c'hoa(zh) 'benn oain aet d'ar skoul !** : Je ne suis pas allé à l'école jusqu'à mes neufs ans et je ne savais pas encore un mot de français quand je suis allé à l'école ! *(Laz)* ; **Dond a reen (a)ssames ga'r vamm-gozh da ziwall ar saout ha oan oblijet da zisken ar brezhoneg pé gaosee ket galleg, un neub(eud) pojou ouïè, med ahe oa toud !** : Je venais avec ma grand-mère garder les vaches et j'étais obligé d'apprendre le breton puisqu'elle ne parlait pas français, elle connaissait quelques mots, mais c'était tout ! *(Kergloff)*

**POS** [po:z] : [***paus*** 1499] n.m. ; Pause (cf. **ARET** ; **DIHAN** ; **SAW-KEIN**)

**Ba serten sekteuriou vis(e) gwraet un tamm pos war-lerc'h lein** : Dans certains secteurs, on faisait une petite pause après le dîner *(Kleden)* ; **An dra-s(e) oa un tamm kousk kreis-te, un tamm pos ha 'h o(be)r un as(t)enn war-lerc'h mé lein** : C'était une petite sieste de midi, une petite pause et m'étendre après mon dîner *(Kleden)*

**POSAÑ** ['po:z(ə)] : [***pausaff*** 1499] vb. ; Poser / Déposer / S'arrêter

**Pos (a)nèi ahe** : Pose-la là *(Berrien)* ; **Hag a ma'hat 'benn ar fin na poset ar rosell** : Et il avait probablement fini par poser le rabot *(Brennilis)* ; **Sell ar re-all oa 'h o(be)r toud an dro 'klask posañ tal hi c'hichenn** : Les autres (abeilles) tournaient tout autour en cherchant à se poser à côté d'elle (la reine) *(Skrigneg)* ; **Ah sellet ! Ahe zo un neizha(d)-gwenan 'hond da bos un tu m(e)nneket !** : Ah regardez ! Là y a une nuée d'abeilles qui va se poser quelque part ! *(Skrigneg)* ; **Bon 'vid labour an douar, an dra-he neus ket poset c'hoazh, ga peta vé labouret an douar** : Bon pour travailler la terre, ça elle n'a pas posé encore, avec quoi travaille-t-on la terre ? *(Berrien)* ; **Ar bodisi vise poset dan ar press** : Les bassines étaient posées sous l'armoire *(Ponvel)* ; **Pos (a)ha(n)on war an douar ha tiskui(zh)i ma peus c'hoant** : Posez-moi parterre et vous vous reposerez si vous voulez *(Landelo)* ; **C'hwi bose ar re-se ahe gis-se** : Vous les posiez là comme ça *(Speied)* ; **Dre ma micher me bose toud, me vije kap d'ob(e)r un ti kajimant, karlaj meus bet gwraet 'è** : De par mon métier je posais tout, j'étais quasiment capable faire une maison, j'ai aussi fait du carrelage *(Skrigneg)* ; **Sete a-blassou memes, bremañ a bosont 'nê war an dou(a)r mo(d)-se hag a lakeont plous gwinizh-tu warne** : Et donc même par endroits, maintenant ils les posent comme ça sur le sol et ils mettent de la paille de sarrasin dessus (patates) *(Skrigneg)* ; **Kar ga beg ar morzhol-tôer vije gwraet an toull ha vije laket an tach ba'n toull-se neuhe goud(e) neuhe hag a vije poset war an dôenn** : Car on faisait le trou avec le bout du marteau de couvreur et après on mettait alors le clou dans ce trou et on posait sur le toit *(Skrigneg)* ; **Ma (e)n-om goll-heñw ba-dirèg ho ti, ma peus ur c'hached pe ur goloenn, ale hop ! Rekuperiñ 'naoñ ha pos(añ) 'naoñ ha hezh jomo ahe gis-s(e) ha labour ! Ha rey mel doc'h !** : S'il se perd devant ta maison, si tu as un ami ou une ruche, allez hop ! On la récupère et la pose et elle restera là comme ça et au travail ! Et elle donnera du miel ! *(Kleden)* ; **'N-om ga(v)et sabatet, n'é ket (e)vid pos e droad** : Il se retrouve fatigué debout, il ne peut pas poser le pied *(Poullaouen)* ; **Poset ho penn war ar skaon neu'n ha me zo hond da reiñ un taol dac'h ha vo diboan** : Pose alors ta tête sur le banc et je vais te donner un coup, ce sera sans douleur *(Lokarn)* ; **Ya, med e galleg meus bet klêt an dra-s(e) 'è, un' na pos(et) 'nèi diw wech** : Oui, mais j'ai aussi entendu ça en français, y en a un qui me la posée deux fois (la question) *(Kleden)* ; **Lod nise un armel da bosañ o laezh** : Certains avaient une armoire pour déposer leur lait *(Poullaouen)* ; **Med ma vise ur min pe dow da bos ba'n ti, n'houlle kont e-be(d) ! Ah nann ! Oa ket tuêt da bos mein !** : Mais s'il y avait une pierre ou deux à poser dans la maison, il ne voulait pas du tout ! Ah non ! Il n'était doué pour poser des pierres ! *(Lokarn)* ; **Ha ma 'n-om laket da boso mein, med an heñi ouïe pos agloiou ouïe pos mein 'è, med faot a ra lak anê war-eñwn, pass henpenn 'nê ba'r voger, 'hend-ell neugn stumm (e-)be(d) !** : Et je me suis mis à poser des pierres, mais celui qui savait poser des agglos, savaient aussi poser des pierres, mais il faut les mettre droites, ne pas les renverser dans le mur, sinon elles n'ont aucune allure ! *(Lokarn)*

- **Posañ an dorn war-gorre *u(d)b*** : Mettre la main sur *qqchose/qqn.* ; **Sete n'é ket bet ken braw-se, daw vïe doc'h koeñsañ 'nèi ba un tu m(e)nneket 'benn-neuhe, pos' an dorn war hi gorr'** : Ce n'est donc pas si facile que ça, il vous fallait pour-lors la coincer quelque part, mettre la main dessus *(Laz)*

**POSISSÏON** [pozi'sijən] : [***position*** 1499] n.f. (pl. **posissionou** [pozi'sjɔ̃:nu]) ; Position

➢ **Dond barzh e bosissïon en-dro** : Revenir à son état normal ; **Ma ves mew un tamm ha pa teues 'darre barzh da bosissïon, vé laret « divadoret é »** : Si tu es un peu saoul et que tu reviens à ton état normal, on dit que « il est désenivré » *(Skrigneg)*

**POSISSIONIÑ** [pozi'sjɔ̃:ni] : vb. ; Positionner

**Dusken 'ta ! 'H añw da wel pe-naos, damaig, a gallin posissioniñ 'naoñ !** : Montre donc ! Je vais voir comment, tout à l'heure, je pourrai le positionner ! *(Skrigneg)*

**POSSUBL / POCHUBL** ['posyb-p] ['pɔʃ(yb-p)] : [***possibl*** 1499] ad. ; Possible / & conj. ; Quand bien-même

✗ *m. dér.* : ***impossubl***

**Oh ! N'é ket possubl ?!** : Oh ! Ce n'est pas possible ?! *(Skrigneg)* ; **Oh ! Matresse, ya-ya ! Possubl é** : Oh ! Peut-être, oui-oui ! C'est possible *(Skrigneg)* ; **Vïe ket bet possubl ober, nann** : Ce n'aurait pas été possible, non *(Plouïe)* ; **Med n'é ket possubl 'vel-kent ?!** : Mais ce n'est pas possible tout de même ?! *(Skrigneg)* ; **Possubl é, pugur vïe lakeet ene fagoiou** : C'est possible, puisqu'on y mettait les fagots *(Skrigneg)* **Me 'h a d'o(be)r ma vossubl da zistagañ (a)han(o)h ! Vefeh ket lesket ahe mod-se !** : Je vais faire mon possible pour vous détacher ! On ne va pas vous laisser comme ça ! *(Skrigneg)* ; **Ha possubl é ur ouest evi(d) bevañ ? Petar é ur ouest-sukr da zeg dèn ?!** : Et c'est possible une boîte pour vivre ? Qu'est-ce qu'une boîte à sucre pour dix personnes ?! *(Plonee)* ; **Ma telefonet d'an hini oa (a-)raog ha na laret din n'é ket possubl** : Je téléphonai à celui qui était avant et il me dit que ce n'était pas possible *(Kallag)* ; **Kàer mamp 'h o(be)r hom c'hont : « Daon ! 'N-om dromplet é 'hat ! Nonde... N'é ket possubl ! »** : Nous avions beau faire nos comptes : « Dam ! Il s'est trompé ma foi ! Non de... Ce n'est pas possible ! » *(Skrigneg)* ; **Surtoud ba'r meririou bihen, goûd a rañw ba'r re-vras oa ket possubl o(be)r ar mod-se, med ba tammou mererïou 'vel ma (e)mom-nimp a vije red da 'n-om zibab ha d'o(be)r hom zamm stal !** : Surtout dans les petites métairies, je sais que ce n'était pas possible de faire comme ça dans les grandes, mais dans les petites métairies comme celle où nous sommes, il fallait se débrouiller et gérer notre petite affaire ! *(Pluskelleg)* ; **Trist é memes-tra ! Ur bla war'n-ugent war-lerc'h, beñ an dud ra bresel ato ha 'n-im gann papred, possubl neugn cheñchet lec'h !** : C'est quand-même triste ! Vingt-et-un ans après, ben les gens font toujours la guerre et se battent sans cesse, quand bien-même ils ont changé de lieu ! *(Pleiben)* ; **Med n'é ket possubl ! Ah fidamdoue ! Ma vije gwraet deuh-ouin, me oa aet (a)hann ! Vijen ket chomet da sell deuh an dra-he ahe 'his-se** : Mais c'est pas possible ! Fichtre Dieu ! Si ça ne tenait qu'à moi, je serais déjà partie de là ! Je ne serais pas restée regarder ça là comme ça *(Skrigneg)*

➢ **Na possubl Doue** : Même si ; **Ga'n amzer, na poch' Dou(e) douchet ket deusoute (aha)noh, ar re-h(e) teu da zeterior** : Avec le temps, même si tu ne les touches pas, ils en arrivent à se détériorer *(Laz)*

➢ **Ober ar possubl** : Faire le possible ; **Gwraet vije ar possubl da zespun ar mïañ ma oa gallet heñ !** : On faisait le possible pour ramasser le plus qu'on pouvait hein ! *(Skrigneg)*

➢ **Ober e bossubl** : Faire son possible ; **Gwraet neus he vossubl 'vid mond di** : Elle a fait son possible pour y aller *(Skrigneg)*

➢ **Possubl walc'h** : Bien possible ; **Pochubl walc'h é heñ ! An dud ree 'vel gallègn o(be)r pet(r)a !** : C'est bien possible *(Kareis)*

**POST** [pɔst] : [***post*** 1499] n.m. (pl. **pest(e)r** ['pɛstər] [pɛstr] **pestou** ['pèstu] **perseou** [pɛr'sɛu]) ; Poteau (de la barrière) / Pilier (cf. **POTO**)

**Vise laket persou ha vïe lak(e)t un tamm plous ba beb penn** : On mettait des poteaux et un peu de paille dans chaque bout *(Speied)* ; **Ha displant mé bester din goud(e) vïe pêet un' da lak (a)nê : Pester-orjel, pester-houarn !** : Et déterrer mes poteaux après qu'un (d'eux) fut payé pour les mettre : poteau pour le fil, poteau de fer ! *(Plonee)* ; **Un hangar oa bet sa(v)et ha oa gwraet toud, pester ha traou sa(v)et 'ziwar an douar !** : On avait construit un hangar qui avait tout été fait, des poteaux et de trucs levés du sol ! *(Pluskelleg)*

**POST-KLWED** [pɔs'kle:d-t] : [***post-clouëd*** 1732] n.m. ; Poteau de barrière

**Traou kargoched, gwïet ! Oagn ket mad d'o(be)r ur post-klwed !** : Des trucs biscornus, tordus ! Ils n'étaient (même) pas bons pour faire un poteau de barrière ! *(Laz)*

**POST** [pɔst] : [***post*** 1633] n.m. (pl. **-o(u)** ['pɔsto]) ; Poste (de travail, radio...)

**Oa bet ur post dizhtu, ur post TSF, deus ar sort oa ket nimblec'h e-bed mod-all !** : Tout de suite il y eut un poste, un poste TSF, comme il n'y en avait nulle part ailleurs *(Skrigneg)* ; **Alïes pé vijemp 'h ober tornañ hag cherriñ foenn, pe tespugn patates pe fout-pet(r)a ha oa postou ha' oa sterd hañ !** : Souvent lorsque nous battions, que nous ramassions le foin, ou que nous ramassions les patates ou quoi que ce soit, il y avait des postes qui étaient difficiles hein ! *(Plouïe)* ; **Vïe dow ba'r gêr hag ar re-all vïe ba'r prad, pep hini ba e bost** : Deux étaient à la maison et les autres étaient au pré, chacun à son poste *(Berrien)* ; **Oh hezh zo un dèn diflip, n'é ket braw lak anaoñ ba posto sterd, 'houll ket labour sterd** : Oh c'est une personne fuyante, ce n'est pas facile de le mettre à des postes difficiles, il ne veut pas travailler durement *(Plouïe)* ; **Ar gwellañ micher 'h a dit é ar post kontouer** : Le métier qui te convient le mieux c'est pilier de comptoir *(Poullaouen)* ; **Sete ar mod-se pé 'h eer da zornañ vis(e) dow fichell war'nê ha sete an heñi 'h ee da droc'h ha heñw oa post ar stertañ toud ba an dornadeg, troc'h ar fichell !** : Ainsi donc lorsqu'on allait battre il y avait deux tiges sur eux et donc celui qui allait couper avait le poste le plus difficile qui soit dans le battage, couper la tige ! *(Kergloff)* ; **Ah beñ ! Me zo aet fall kleo, weo-weo ! War ar post, pe neb digor ar journal n'eus kemed mod-se partoud ! Bresel partoud !** : Ah ben ! Je suis mal d'entendre, si-si ! Sur le poste ou en ouvrant le journal, ce n'est que ça partout ! La guerre partout ! *(Pleiben)* ; **Bremañ zo**

**moien da labourad mad memes ba un elvaj bras, pé laki tud ha' oar labour(a)d ba kement post 'vel zo toud !** : De nos jours on peut bien travailler même dans un grand élevage, lorsque tu mettras des gens qui savent travailler dans quelque poste que ce soit ! *(Lannedern)i ;* **Ma vàeron, ur mab da breur ma zad, heñ oa ba'h ar Mans ha oa ba'h an usin lem vije gwraet postou, sete oa deut ur pezh post bras ahe** : Mon parrain, un fils au frère de mon père, il était au Mans et il était dans l'usine dans laquelle on faisait les postes, il vint donc un énorme poste là *(Skrigneg)*

- **Post a vêr** [pɔsta'vɛ:r] : Poste de maire ; **Med joñj a rañ (a-)benn 'h on bet hadkass(et) war ar post a vêr ken alïes, ma'hat zo an dud da joñjal a rên ma labour mad** : Mais je pense qu'avant que je sois renvoyé au poste de maire si souvent, les gens doivent probablement penser que je faisais bien mon travail *(Kalaner)*

**POST** [pɔst] : n.m. ; Poste (courrier)

**Ha me meus bet miser kaoud houzh, kar panever dre ar post amañ meus dalc'h(et) kal(ed), panever se ma ket gouïet ba p(e)-lec'h voa-hi aet** : Et j'ai eu de la misère pour l'avoir car si ce n'est par la poste d'ici j'aurais continué durement, sans ça je n'aurais pas su où elle était allée *(Plonee)*

**POTIN** ['potin] : [***potin*** 1890] n.m. ; (de la) Fonte

**Med memes danve (e)vel ar chidour'n, potin !** : Mais de la même matière que le chaudron, de la fonte ! *(Pleiben)* ; **Ur ouest potin en-dro d'ar penn-ajenn** : Une boîte en fonte autour du bout de l'age *(Poullaouen)* ; **Ase oa ur pezh potin ba'r penn ahe ha' oa un ibil ba'n toull da harz (a)nê da zond maes** : Il y avait là une pièce de fonte là dans le bout et il y avait une cheville dans le trou pour les empêcher de sortir *(Kareis)*

**POTIRON / POUTIRON** [p(o/u)'ti:rɔ̃n] : [***potiron*** 1744] n.m. (pl. **-iou** [p(o/u)ti'rɔ̃.nju]) ; Potiron

**Mi oa tap(et) 'vi(d) ar bla adarr(e) ! Ga ma boutironiou, pé lakeèn 'nê, an de war-lerc'h vïent tenn(e)t din !** : Cette année je me suis encore fait avoir ! Mes potirons, lorsque je les mettais, le lendemain on me les tirait ! *(Poullaouen)*

**POTO** ['poto] : n.m. (pl. **-jou** [po'to:ʒu] **-iou** [po'toju]) ; Poteau (cf. **POST**)

**Di-rag ti ar vamm-gozh oa potojou-telefon o tougen orjalennou** : Devant chez la grand-mère il y avait des poteaux de téléphone portant des fils *(An Uhelgoat)*

- **Pejou potoiou** : De sacrés poteaux ; **Sete war-lerc'h an tamm plous-se neuhe vije laket a-dreus, mo(d)-se oa pejou potoiou, mé-keres hag a'h ee warne hag a vije sterdet** : Et donc après cette paille-là on plaçait en travers, il y avait comme ça d'énormes poteaux, si tu préfères, qui allaient dessus et on serrait *(Skrigneg)*

**POTOK / POLTOK / POTOP / POLTOP** [pɔ(l)'tɔk] [pɔ(l)'tɔp] : n. ; Velours crème uni (employé pour faire les pantalons du costume) / Suédine

**Juloded Poullaouen, tud ar brageier potok** : Les Julots de Poullaouen, les gens aux pantalons velours crème uni *(An Uhelgoat)* ; **Ha brageier mad eint, a laron dit, poltok** : Et je te dis que ce sont de bons pantalons, de la suédine *(Ar Fouillez)* ; **Brageier potok vïe gwraet deus an dra-he** : On appelait ça des pantalons en suédine *(Plouïe)* ; **Mé dad lake ur bragou potok, 'n dra-s(e) oa un danno kaled un tamm !** : Mon père portait un pantalon en suédine, c'était une matière un peu dure ! *(Ponvel)* ; **Me(d) ur bragou potop, hezh zerc'hèr (a)naoñ ur mis ha é hezh, lufrè-heñw !** : Mais un pantalon en suédine, on le gardait un mois et il luisait ! *(Kareis)* ; **Ya, ur bragou poltok oa ha vije ur bouton ahe his-se, bragou kernevod** : Oui, il y avait un pantalon en suédine dont le bouton était là, un pantalon cornouaillais *(Skrigneg)* ; **Oh bah ! Me bresto dit ur bragou poltok meus ahe his-se hag ur chupenn, red é dit mond d'an eured neuhe !** : Oh ba ! Je te prêterai un pantalon en suédine que j'ai là et une veste, alors il faut que tu ailles à la noce *(Skrigneg)* ; **Ar bragou rijenn(ed), ar re-m(añ) oagn ket 'vi(d) ar pemde 'vel-se, ar reñ-h(e) oa 'vi(d) ar sul neu'n ! Ar re-m(añ) oa potop !** : Les pantalons côtelés, ils n'étaient pas pour tous les jours comme ça, ils étaient alors pour le dimanche ! Ils étaient en suédine ! *(Kareis)* ; **Ha ma pren(et) ur bragou potop, me(d) ma ket prenet (ne)me(d) un' ! Ar reñ-s(e) badè c'hwec'h mis ha reud vïegn !** : Et j'avais acheté un pantalon en suédine, mais je n'en avais acheté qu'un ! Ceux-ci duraient six mois et ils étaient raides ! *(Kareis)*

**POTRINER / POATRINER** [po'tri:nər] [pwa'tri:nər] : [***peultriner*** 1914] n.m. & ad. (pl. **potrinèr** [potri'nè:r] **-ien** [potri'nèrjən]) ; Tuberculeux

**Petramed potrinerien vije mod-all** : Autrement il y avait aussi des tuberculeux *(Skrigneg)* ; **Matre'n é marw poatriner !** : Il est peut-être mort tuberculeux *(Kleden)*

**POUBELLENN / POUBELLEN** [pou'bɛlɛn] : [***poubelenn*** 1992] n.f. & n.m. (pl. **-ou** [poubɛ'lɛnu]) ; Poubelle

**Vije ket gwelet bara ba'r poubellennou (e)vel bremañ** : On ne voyait pas de pain dans les poubelles comme maintenant *(An Uhelgoat)* ; **« Le caviar » ahe his-se ha oa digoueet ba'h ar boubellenn pé vije rôet din** : Le caviar là s'était retrouvé dans la poubelle lorsque l'on me le donna *(Skrigneg)* ; **An dra-he zo sïer ha' teu din ga'r bar(a) ! Me vé sklap anê ba'h ar poubellen** : Ce sont des sacs qui me viennent du pain ! Je les balance à la poubelle *(Skrigneg)*

**POUER / POUÈR** [pwe:r] [pwɛ:r] : [vx. br. ***poir*** ; ***poüer*** 1716] ad. ; Lourd et humide (temps) / Lourd (prop. et fig.) / Mou (fig.) / Adipeux (-se)

**Pouer é an amzer :** Le temps est lourd *(Berrien)* ; **An heñi a vise douss ha trankil ha amzer daoñ, pass buan ma keres, vïe gwraet « un dèn pouer » deusoutoñ** : Celui qui était doux et tranquille, qui prenait son temps, pas

rapide si tu préfères, on disait de lui que c'était un mou *(Plouïe)* ; **Ba-blassou vis(e) rôet lann d'ar re-he, me(d) ar lann oa pouèr d'ar c'heseg ! Pounner vïent, sterd da zijeriñ un tamm ha tàe ur pezh kov dê** : Par endroits on leur donnait de l'ajonc, mais l'ajonc était lourd pour les chevaux ! Ils étaient lourds, un peu dur à digérer et ça les faisait devenir ventripotent *(Poullaouen)*

**POUES** [pwe:z-s] : [vx. br. ***puis*** ; ***poes*** 1499] n.m. (pl. **pouejou** ['pwe:ʒu]) ; Poids / Appui (danse)

**Tri-c'hant lur (a) boues ree-heñw ba'r baskul** : Il faisait trois cents kilos de poids dans la bascule *(Laz)* ; **Ar poues deus gavotenn Kost-er-c'hoat hag ar Fissel a zo memes hini** : L'appui de la gavotte Kost-er-c'hoat et le Fissel est identique *(Plourac'h)* ; **Ma ràet ton dèi hag pass lakad re (a) boues dèi d'o(be)r ar pezh (e)ma 'hond d'o(be)r 'è, neu'n a ziski ur jô mad !** : Si vous le choyez et que vous ne lui mettez pas trop de poids non-plus pour faire ce qu'il a à faire, alors vous les dresserez bien ! *(Kareis)* ; **Hag ar poues oa sañset da zelc'hen an noñr ha pa heurten war an noñr un tamm, ah beñ hezh a ruse 'è, pudur oa war ar pleñch(o)d !** : Et le poids était censé tenir la porte et lorsque je poussais un peu sur la porte, ah ben il traînait également, puisque c'était sur le plancher ! *(Skrigneg)* ; **Me zo hond da gerc'hed ur poues, un min da lakad, ar mod-se 'h i ha da sklapañ 'han(ou)t ba'h ar poull-don zo a(ho)nt ar hi-(ho)nt ha 'h añw da gerc'hed ar poues-t(e) d'ar yêr hag ar mod-se Yann a vefomp disklabet deuh-ouit !** : Je vais chercher un poids, une pierre à placer, comme ça tu iras et je te jetterai dans le lac qui se trouve là-même, je vais chercher ce poids à la maison et comme ça nous serons débarrassés de toi Yann ! *(Skrigneg)* ; **Ha vije taolet hezh war c'hig neu'n, med sete vije daw lak un tamm poues war ar c'hig blam daoñ da chom mad ba an dour ha me lar dit vije mad ar c'hig ! Oa ket daw lak anaoñ da zisallañ na mann e-bed !** : Et on le déversait alors sur la viande, mais il fallait donc mettre un poids sur la viande pour qu'elle reste bien dans l'eau, je peux te dire que la viande était bonne ! Il n'était pas nécessaire de la dessaler ni rien ! *(Kallag)*

- **Ar poues war an douar** : L'appui au sol ; **Hag se zo meh-mod (e)vel ar poues war an douar deus ar gavotenn-se** : Et ça c'est comme l'appui au sol de cette gavotte *(Plourac'h)*
- **Hezh choma e ado bras war e bouejou** : Sa grande aiguille reste sur les poids (il ne bande pas) *(Karais)*
- **Kaoud poues** : Avoir de l'importance ; **Me(d) gou(de)-se n'eus ket bet kaos da 'n dra-h(e), gou(de)-se heñ nôa poues (e-)bed kin !** : Mais ensuite on ne parlait plus de ça, ensuite il n'avait pas plus aucune importance ! *(Laz)*
- **Kaoud poues ba e vragou** : Peser son poids (lourd) ; **Un dèn ha na un tamm poues ba e vragou ha passeal ar gordenn dre zindan e feskennou ha da basseal (a)nèi dre ar vranell hag e chech hardi (e)vid sterdañ (a)nèi** : Une personne qui pèse son poids et on passe la corde par-dessous ses fesses et on la passe par le taquet et on tire fort pour la serrer *(Berrien)*
- **Koueet an ado bras war ar pouejou** : La grande aiguille est tombée sur les poids (il ne bande plus) ; **Ar merc'h yowank neuhe pé oa-hi (é) hond d'o(be)r ga e baotr (e)vid ar wech kentañ ha oa an tamm kaoutchou oa-hè é hond da lak war ar penn ha koueet an ado bras war ar pouejou !** : Donc la jeune femme lorsqu'elle s'apprêtait à faire avec son gars pour la première fois et ils étaient en train de mettre le bout de caoutchouc sur le bout et la grande aiguille de tomber sur les poids ! *(Karais)*
- **Men-poues** : Pierre à lancer (poids) ; **Reudiñ e vrec'h ga mein-poues** : Raidir son bras avec des pierres de poids *(Laz)* ; **Hag a vijent chechañ bazh-youd, vijent chetañ mein-poues, sevel an ahel-karr** : Et ils tiraient le bâton de bouillie, lançaient le poids, levaient l'essieu de charrette *(Plourac'h)*
- **Mond deuh e boues** : Aller à son rythme ; **Med matrehe an dud, houzoh walc'h, oagn ken rust-te war ar labour 'è ! Ahe 'h eent deuh o voues !** : Mais peut-être que les gens, vous savez bien, n'étaient pas si rudes que ça non-plus à la tâche ! Là ils allaient à leur rythme *(Skrigneg)*
- **Mond war e boues** : Avancer lentement ; **Hezh 'h a war e boues** : Il avance lentement *(Plouïe)*
- **Ober memes poues ga** : Faire le même poids que ; **Bern dac'h ma re ra memes poues gate** : Beaucoup des miennes font le même poids qu'elles *(Speied)* ; **Hag ar merour voa aet da lared na bet laket teir pe bider ree memes poues ga e heñi daoñ 'e** : Le locataire alla dire qu'il avait mis trois ou quatre qui faisait aussi le même poids que la sienne *(Speied)*
- **Roiñ poues d'un dra** : fig. Appuyer *qqchose* ; **Ha ma zud, (e)vid reiñ poues d'an dra-he, lare din** : Et mes parents, pour appuyer ça, me disaient *(Kergrist)*
- **War-boues** : Par / Au sujet de ; **Troiñ ar c'hi war-boues e lost** : Ne rien glander (mot-à-mot : Tourner le chien par sa queue) *(Plouïe)* ; **Moien zo din d'esplik doc'h petra meus bet klêt war-boues ar sort traou-te** : J'ai la possibilité de vous expliquer ce que j'ai entendu au sujet de ce genre de chose-là *(Landelo)*

**POUESAÑ / POUEO** ['pwe:zə] ['pwɛ:w] : [***poesaff*** 1499] vb. ; Peser

**Ya, gwech-all vije ket poueset** : Oui, autrefois on ne pesait pas *(Skrigneg)* ; **Ya-ya-ya hag sallet, red da lakad un tamm holen barzh ha go(ude)-se vé poueset ha vé gwerzhet an amann, dre hanter-lur eint poueset toud !** : Oui-oui-oui et salé, il faut y mettre un peu de sel et ensuite on pèse et on vend le beurre, ils sont tous pesés à la demi-livre ! *(Plonee)* ; **Med pouesañ 'nê vïe gwraet memes-tra, ba seier vïent laket ha pep-heñi bouese e re ha setou blam founissoc'h oa 'n eil 'vi(d) egile da zespun 'nê-gn** : Mais quand-même on ne les pesait pas, on les mettait dans des sacs et chacun pesait les siennes et donc vu que certains étaient plus rapides que d'autres pour les ramasser *(Sant-Wazheg)* ; **Pep-heñi bouese e sac'h, vis(e) ar baskul ganomp ba'r park ha setou vïent poueset** : Chacun pesait son sac, nous avions la bascule dans le champ et donc on les pesait *(Sant-Wazheg)*

- **(E)n-om bouesañ** [nɔm'bwe:zə] [nɔ̃m'bwe:ɔ] : Se peser

**POUESAÑ-BUTUN** ['pwe.z(ə)'bytyn] : vb. ; Peser du tabac / & Piquer du nez (de sommeil)

**Opala ! Komañs é ho tad dé boues-butun** : Hopala ! Votre père commence à piquer du nez *(Kleden)* ; **Ma zad oa 'pouesañ-butun war i gador** : Mon père piquait du nez sur sa chaise *(Skrigneg)*

**POUESAÑS** ['pwe:zɑ̃z-s] : [***pouezans*** 1844] n.f. ; Pesanteur (caractère de ce qui pèse lourd)

**Ar bla-se oa bet terrubl ! Ar bodou 'vel traou ha pladet toud ar sapin ha'n traou ! Torr(e)t ar bodou deus-hè 'e, gand ar bouesañs deus an erc'h war'nê !** : Cette année-là fut terrible ! Les branches comme des trucs et tous les sapins et autres affaissés ! Leurs branches également cassées par la pesanteur de la neige sur elles ! *(Lokarn)*

**POUF** [puf] : [***pouf*** 1927] ad. ; Vantard / Crâneur / & n.m. ; Vantardise / Crânerie

- **Plantañ pouf** : Se la raconter ; **Hemañ blij daoñ plantañ pouf** : Il aime se la raconter *(An Uhelgoat)*
- **Planter-pouf** : Vantard / Crâneur ; **Ar re-he zo planterien-pouf** : Ce sont des vantards *(An Uhelgoat)*

**POUFAL** ['pufa] : [***poufal*** 1927] vb. ; (se) Pavaner / se Vanter

**POULL** [pul] : [vx. br. ***pul*** ; ***poul*** 1413] n.m. (pl. **-ou** ['pulu]) ; Mare / Retenue d'eau

**An dra-he dreuse ket, jome an dour, me(d) dre-hiramzer ar yeot a teu da hoñlo war ar poull** : Ça ne traversait pas, l'eau restait, mais à la longue l'herbe vient recouvrir la mare *(Brennilis)* ; **Deus an hañw oa, berniou-teil oa hag ar poullou-haoueenn hag a zespugne i vrozh en-dro daoñ** : C'était l'été, il y avait des tas de fumier et des mares de lisier et il ramassait sa jupe autour de lui *(An Uhelgoat)* ; **Sklapet pa 'ha(n)on ba'h ar poull hag ene oa owr ha traou a-gement mod oa toud ha moñchou, domaj é ha ket sklapet 'ha(n)on un tamm pelloc'h, kar ene 'ha mije ka(v)et ma bec'h-owr !** » : Vous m'aviez jeté dans la mare et là il y avait de l'or et des trucs de toute sorte ainsi que des montres, c'est dommage que vous ne m'ayez pas jeté un peu plus loin, car j'y aurais trouvé mon faix d'or ! *(Skrigneg)*

- **Koueo (ba / en) e boull** : S'écrouler ; **Ba Kervran oa un ti bras, hezh so bet koueet 'n e boull 'nèoñ, me(d) ah(e) oa un apoteis** : À Kervran, il y avait une grande maison, elle s'est écroulée, mais il y avait une aile *(Laz)* ; **Ya-ya, chapel Trinivel, houzh oa koueet ba hi voull ha na tôenn e-bed kin, ar gweñ oa 'tiwan e-barzh** : Oui-oui, la Chapelle de Trinivel, elle s'est écroulée et na plus de toit, les arbres poussaient à l'intérieur *(Skrigneg)* ; **Hag sa(v)et ga mein deus oa koueet 'n o voull ene ha gad ra(w), n'eus tamm simen (e-)bed 'n-dro dèi !** : Et construite avec des pierres de lorsque c'était écroulé et avec de la chaux, il n'y a pas du tout de ciment autour d'elle (sur ses murs) ! *(Skrigneg)*
- **Lampañ ba'r poull** : Tomber enceinte involontairement ; **Lampet neus ba'r poull (ha teuy ket maes)** : Elle est tombée enceinte involontairement *(Plouïe)*
- **Poull don** : Lac ; **Me zo hond da gerc'hed ur poues, un min da lakad, ar mod-se 'h i ha da sklapañ 'han(ou)t ba'h ar poull-don zo a(ho)nt ar hi-(ho)nt ha 'h añw da gerc'hed ar poues-t(e) d'ar yêr hag ar mod-se Yann a vefomp disklabet deuh-ouit !** : Je vais chercher un poids, une pierre à placer, comme ça tu iras et je te jetterai dans le lac qui se trouve là-même, je vais chercher ce poids à la maison et comme ça nous serons débarrassés de toi Yann ! *(Skrigneg)*
- **Poull-glow** : Aire du charbonnier ; **Gwech-all, ba koat an Uhelgoat, vise kalz poullou-glow** : Dans le temps il y avait plein d'aires de charbonniers dans le bois d'Huelgoat *(Plouïe)* ; **Ya, poullou-glow zo ba'r c'hoat ahe** : Oui, il y a des aires de charbonniers là dans le bois *(Landelo)*
- **Poull-haw** : Fosse à purin ; **Ene oa ur poull-haw hag ahe gis-se oa ar bern-teil hag un tamm poull-dour** : Il y avait là une fosse à purin et il y avait là comme ça le tas de fumier et une petite mare d'eau *(Karnod)*
- **Poull-strap** : Nid de poule (cf. **LAPIG**) ; **Poullou-strep ba'r perjer gwraet g'ar loned 'hond ha 'tond d'o c'hreier** : Des nids de poule dans les cours faits par des bêtes allant et venant dans les crèches *(Poullaouen)* ; **Dond a ree ar saout da evañ ba'r poullou-strap** : Les vaches venaient boire dans les nids de poule *(Plouïe)*

**POULL-DOUR** [pul'du:r] : [***poull dour*** 1499] n.m. (pl. **poullou-dour** ['pulu,du:r]) ; Mare d'eau

**Kler zo war ar poullou-dour** : Il y a une couche de glace sur les mares d'eau *(Plouïe)* ; **Deuh ar goañw oa ur mell poull-dour, matrehe brassoc'h 'vid an dow biess am(añ)** : L'hiver, il y avait une énorme mare d'eau, peut-être plus grande que les deux pièces (de la maison) ici *(Brennilis)* ; **Un devezh, ma haotr-kaezh-mañ, oa deut tud da weled 'naoñ war ar harzh ha hemañ a ree kement a sin dê, na ket gwelet ha oa e(rr)o ba'h ur poull-dour !** : Un jour, mon pauvre, des gens vinrent sur le talus le voir et il leur faisait tellement de signes, il n'avait pas vu et arriva dans une mare d'eau ! *(Skrigneg)*

**POULOUT** ['pu:lud-t] : [***poulout*** 1716] coll. (sing. **pouloutenn** [pu'lutən] sing. pl. **pouloutennou** [pulu'tɛnu]) ; Grumeaux / Mottes / Peluche (sur un vêtement)

**Poulout zo war da stamm** : Il y a des peluches sur ton tricot *(Plouïe)* ; **Pouloutennou vise ba'r youd, med pass alïes-alïes memes-tra !** : Il y avait des grumeaux dans la bouillie, mais quand-même pas très souvent ! *(Ponvel)*

**POULOUTAÑ** [pu'lu:də] : [***pouloudañ*** 1970] vb. ; Grumeler / (se) Coaguler

✗ *m. dér.* : ***dibouloutañ***

**Pouloutet ma banne gwad** : Mon sang se coagule *(Poullaouen)* ; **Laezh pouloutet, barzh youd pouloutet ya ! Pouloutennou barzh, med deus pet(r)a tàe se ? Ouïon ket...** : Du lait grumelé, dans de la bouillie grumelée oui ! Des grumeaux à l'intérieur, mais de quoi ça venait ? Je ne sais pas... *(Ponvel)* ; **Ne ouïon ket ma-hun pe-seurt mod bouloute** : Je ne sais pas moi-même comment ça grumelait *(Ponvel)*

**POULOUTENNIÑ** [pulu'tɛni] : [***pouloudenna*** 1821] vb. ; Se former en grumeaux

**Hag e-se welon ket pe-sort mod, med matresse bouloutenne 'd-afer-se !** : Et donc je ne vois pas comment, mais peut-être que ça se formait en grumeaux pour autant *(Ponvel)*

**POULTR** [pultr] : [***poultr*** 1499] n.m. ; (de la) Poudre

- **Usin-poultr** : Poudrerie ; **Ar re oa 'labourad ba'r poultr ha pa oa cherr(et) an usin-poultr, oant digasset d'esproprïañ** : Ceux qui travaillaient dans la poudre et lorsque la poudrerie fut fermée, on les envoyait exproprier *(Brennilis)*

**POULTRAÑ** ['pultrə] : [***poultraff*** 1499] vb. ; Empoussiérer

**Poultret ar voutailh** : La bouteille recouverte de poussière *(Skrigneg)* ; **Ha poultret ma vé** : Et poussiéreux comme c'est *(Plouïe)*

**POULTRENN** ['pultrən] : [***poultren*** 1871] n.f. (pl. **-ou** [pul'trɛnu]) ; Poussière (cf. **HULFENN / HUMENN**)

**Glô da stagañ ar boultrenn** : Petite pluie fine qui n'hydrate pas le sol *(Plouïe)* ; **Ma vije despugnet fall neuhe vise poult(r)enn barzh** : S'il était mal ramassé (le foin) il y avait de la poussière *(Plouïe)* ; **Strev(añ) res ga'r boultrenn** : Tu éternues à cause de la poussière *(Plouïe)* ; **Pé vise fistoulet kalz neuhe vise mignoc'h poultrenn barzh** : Lorsqu'on le remuait beaucoup alors il y avait plus de poussière à l'intérieur *(Plouïe)* ; **Ken 'h ee ar boultrenn hag ar plous u(he)l ba'n neñw** : Si bien que la poussière et la paille volaient haut dans les cieux *(Kleden)* ; **Oh ! An dud vise tomm dê hañ ! Ha ba'r boultrenn !** : Oh ! Les gens avaient chauds ! Et dans la poussière *(Ponvel)* ; **Ur wich ar bla vije cheñch(et) ar pell ! Seulamant ! Heus keme(d) gwel(e)d 'benn-neuhe pe-nao(s) vije ket e(rr)i (ne)med poultrenn kin 'barzh kajimant** : On changeait la balle une fois par an ! Seulement ! Tu n'as qu'à voir pour-lors comment ce n'était quasiment plus que poussière à l'intérieur *(Skrigneg)*

- **Ar boultrenn d'an traoñ / Sec'h 'vel kraoñ** : La poussière vers le bas (au sol) / (temps) Sec comme des noisettes (c-à-d. Temps sec, vend du nord qui soulève la poussière) *(Plouïe)*
- **Poultrenn mis-mae / Gwazheg mis-eost** : Temps trop sec en mai / Temps pluvieux en août (mot à mot : Poussière du mois de mai / Marécage du mois d'août) *(An Uhelgoat)*

**POULZ** ['pulz-s] : [vx. br. ***puls***] coll. (sing. **-enn** ['pulzən] sing. pl. **-ennou** [pul'zɛnu]) ; Germes

✗ *syn.* : ***kilid*** ; & *cf.* : ***diboulzenniñ***

**Ha' tàe poulz war'nê ar mod-s(e), glas hag ar re-h(e) oa sol(ud), ar re-h(e) dorrent ket 'nê** : Des germes poussaient comme ça, bleus et ils étaient solides, ils ne cassaient pas *(Speied)* ; **Diboulzenn' an avalouar, tenn ar poulz 'ziwar'nê, ar re-h(e) so poulz war'nê 'è, tenn ar poulzennou 'vid lakad 'nê dé jerm(iñ) raog hadañ 'nê** : Dégermer les pommes de terre, leur enlever les germes, ils ont des germes aussi, enlever les germes pour les mettre à germer avant de les semer *(Speied)*

**POULZAÑ** ['pulzə] : [***poulsaff*** 1633 vb. ; Pousser

✗ *syn.* : ***boutañ, buntañ***

**Med an taol divé oa bet gwraet 'e, oa bet lak(et) ar railhou barzh, med an dra-he oa bagoniou ha' vise daw poulzañ 'nê ga tud ! Puntañ 'nê dre dud !** : Mais ce fut fait aussi dernièrement, on y mit des rails, mais c'étaient des wagons que des gens devaient pousser ! Les pousser à la force des bras ! *(Brennilis)*

**POUNNER** ['puːnər] : [***ponher*** 1499] ad. ; Lourd (-e) / Lourdement

✗ *m. comp.* : ***peus-pounner***

**Houmañ na nerzh (e)vid doug traou pounner** : Elle avait de la force pour porter des choses lourdes *(Plouïe)* ; **Ken pounner 'vel a oagn ! A zelc'he 'ha(n)on da saw** : Ils étaient si lourds (sabots) ! Ils me gardaient debout *(Skrigneg)* ; **Ur journavesenn, an dra-he zo pounnerroc'h c'hoazh !** : Un chou-navet, c'est encore plus lourd ! *(Skrigneg)* ; **Me(d) heñ é red kaoud nerzh 'benn sevel 'naoñ, kar pounner é !** : Mais il faut avoir de la force pour le lever, car il est lourd ! *(Skrigneg)* ; **Med daw dit chikour (a)ha(n)on lak ma vaner, kar ma vaner zo pounner !** : Mais il faut que tu m'aides à mettre le panier, car mon panier est lourd ! *(An Uhelgoat)* ; **An dra-he oa pounner da zougen ha vise diw blac'h ober an dra-he** : C'était lourd à porter et c'étaient deux femmes qui faisait ça *(Brennilis)* ; **Kargañ ar c'hoat-tan, an hanochennou koat-kor'nn, ar re-h(e) vïe tew ha pounner !** : Charger le bois de chauffage, les tronçons de bois de corde, ils étaient gros et lourds ! *(An Uhelgoat)* ; **Hag a-wechou 'e an heñi a valev pounner ahe his-se, heñ neus un treid-boul !** : Et parfois également, celui qui marchait lourdement comme ça, il a les pieds lourds ! *(Plouïe)* ; **Med hemañ oa pounner mad e-se !** : Mais il était bien lourd tout de toute façon ! *(Plonee)* ; **An amzer zo lor, 'benn-neuhe ma vé pounner an amzer, ma vé harne vé pounner, an dud teu da ve lor** : Le temps est lourd, pour-lors si le temps est lourd, il l'est s'il y a de l'orage, les gens deviennent apathiques *(Pleiben)* ; **Ha ba dou(a)r-ponner pa vé kestion dé basseal ur roulér(e)s 'tro ar mar(e)-m(añ) 'raog pider eur** : Et dans des terres lourdes quand il est question de passer le rouleau vers cette époque-ci avant quatre heures *(Speied)* ; **Bar(a) gwenn, bar(a)-menaj ! Pounner ha stank 'ha !** : Du pain blanc, du pain ménage ! Lourd et serré ma foi ! *(Pleiben)* ; **Duadennou pounner** : De lourds nimbus *(Poullaouen)* ; **C'hwêt ha pounner ha kisidig** : Gonflé d'orgueil et lourd et susceptible *(Poullaouen)* ; **Ar beg oa pounnerroc'h, 'houzoh walc'h, pugur oa ar greun barzh, 'h ee d'an douar hag ahe ziwanent buan ma chome golo** : L'apex était plus lourd, vous savez bien, puisqu'il contenait les graines, il s'affaissait et là ils germaient rapidement s'il restait couvert *(Berrien)*

- **Glô-pounner** : Grosse pluie

**POUNNERRAAD** [punɛ'rɑːd-t] : [***pounéraat*** 1732] vb. ; (s') Alourdir

**Pé vise e(rr)o ur serten mar(e) é e(rr)o komañs da bounnerraad ga he loue ha vïe dilaezhet, vise red dihan da hoer(o) anèi** : Lorsqu'on arrivait à une certaine époque, la vache commence à d'alourdir à cause de son veau, on lui faisait passer son lait, il fallait arrêter de la traire *(Ponvel)*

**POUPEENN** [pu'peːɛn] : n.f. (pl. **-ou** [pupe'ɛnu] **poupïennou** [pupi'jɛnu]) ; Poupée

**Ar mod-se reemp ur boupeenn, (a-)wechou vije gwraet ga seulamant un tamm koat ha nije dow droad ha vije laket diw vrec'h daoñ ha un tamm penn ga ur batatesenn** : Nous faisions une poupée comme ça, parfois on faisait seulement avec un bout de bois qui avait deux pieds et on lui mettait deux bras et une espèce de tête avec une patate *(Skrigneg)* ; **An dra-he oa ar vugal(e), ar boupeennou** : Ça c'étaient les enfants, les poupées *(Skrigneg)* ; **Med goud(e)-se divêtoc'h neuhe mamm na gwraet ur boupeenn din ga gwlan, ga polotennou gwlan, an dra-he oa dija gwelloc'h** : Mais après ça plus tard alors ma mère m'avait fait une poupée de laine, avec des pelotes de laine, c'était déjà mieux *(Skrigneg)* ; **Me ma ket kement-se 'ta boñiou, ma ket bet poupeenn na mann e-bed** : Je n'avais pas tant que ça de bons, je n'avais pas eu de poupée ni rien du tout *(Skrigneg)* ; **Poupïennou ga koat ha vije laket gwlan d'en-dro da beb-sort** : Des poupées avec du bois et on mettait de la laine de toute sorte autour *(Berrien)*

**POUR** [puːr] : [***pourr*** 1499] coll. (sing. **penn-pour** [pɛn'puːr] sing. pl. **pennou-pour** [pɛnu'puːr]) ; Poireaux

**Ya ! Pour vije laket ha neuhe un tamm saladen** : Oui ! On mettait des poireaux et alors un peu de salade *(Skrigneg)* ; **Gwraet meus ur pekad pour ba lost ar jardrin** : J'ai fait un petit peu de poireaux dans le fond du jardin *(Poullaouen)* ; **Ah ya ! Ah ya ! Pour, ba ma soubenn vé pour delc'h-mad** : Ah oui ! Ah oui ! Des poireaux, il y a toujours des poireaux dans ma soupe *(Ponvel)* ; **Ahe meus deja karotes tond er-maes hag a meus deja irvin 'è ha neuhe memes pour 'tiwan** : Là j'ai déjà des carottes dehors et j'ai déjà aussi des radis et alors même des poireaux qui germes *(Skrigneg)* ; **Sete pa mo ket (a) bour kin 'o moien din d'o(be)r linad** : Voilà quand je n'aurai plus de poireau j'aurai la possibilité de faire des orties *(Skrigneg)* ; **Pour, peus keme(d) hadañ pour wa'r loar ne(ve) ha bousso-hè ur mar(e) bennaket 'è, med benn 'h i dé hadpikañ 'nê goud(e)-se, 'h ee-hè ur metr uhelloc'h ha monto-hè deustu** : Des poireaux, tu n'as qu'à semer des poireaux à la nouvelle lune et ils pousseront un moment donné, mais avant que tu n'ailles les repiquer ensuite, ils faisaient un mètre de plus et montaient de suite *(Kleden)*

**POUR-BRAN** [pur'brɑ̃ːn] : [***pour bran*** 1904] coll. ; Jacinthe des bois (cf. **FLEUR-BRAN**)

**POURMEN** ['purmən] : [***pourmen*** XVI[e]] vb. ; (se) Promener

**É pourmen he bab ba he goetur vihen** : Promenant son bébé dans sa petite voiture *(Poullaouen)* ; **Hag e-se he mamm 'h ee da bourmen ar paotr pihen bemde ba'r voetur** : Et donc sa mère allait promener le petit chaque jour en voiture *(Sant-Hern)* ; **D'ar lun me ree neu'n seblant d'hond da bourmen ma bugwale da-beked ar jañdarmeri** : Le lundi je faisais alors semblant d'aller promener mes enfants jusqu'à la gendarmerie *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Hezh, lar an Istor, (a-)benn vïe-heñw pourm(e)net** : L'Histoire raconte que lorsqu'il était promené *(Landelo)* ; **Bet on o pourmen assames ga bugal(e) ar skol** : Je suis allée me promener avec les enfants de l'école *(Skrigneg)* ; **Sell ! Bremañ é dec'h 'ha ! Pudur 'h ehet da bourmen goud(e) lein, 'h ehet da Rosko !** : Regardez ! Maintenant c'est à vous ma foi ! Puisque vous allez vous promener après le dîner, vous allez à Roscoff ! *(Skrigneg)* ; **Am(añ) oa un' ba bourk Skrigneg, un amïeges ! Ha hoñzh vije pourmenet ga'r oetur deuh an eil ti d'igil(e)** : Ici y en avait une au bourg de Scrignac, une sage-femme ! Elle était promenée en voiture d'une maison à l'autre *(Skrigneg)* ; **Ha wechou weler doc'h an noñs ma 'h eer dé bourmen dé wel ur c'hamar(a)d, pe un dra m(e)nneg, dre ar gwinojennou : « Gast ! Luved zo »** : Et parfois on voit la nuit si on va se promener pour voir un ami, ou quelque chose, par les sentiers : « Putain ! Il y a des éclairs » *(Kleden)* ; **Da zivé oa-ñw war-droad c'hoazh, vise 'pourmen war an hent ! Oa diw vazh gantoñ 'e ha hezh a blije daoñ gwel piw vis(e) 'hond 'biou** : En dernier il était encore à pied, il se promenait sur le chemin ! Il avait aussi deux bâtons et il aimait voir qui passait à côté *(Plouïe)*

**POURMENADENN** [purme'nɑːdən] : [***pourmenadenn*** 1730] n.f. (pl. **-ou** [purmena'dɛnu]) ; Promenade (cf. **BALEADENN**)

**Hag é douget ar segneur d'ond d'o(be)r e bourmenadenn da wel e douar ar mod-se** : Et le seigneur est porté pour aller faire sa promenade pour voir sa terre comme ça *(Landelo)*

**POURTOURELLAÑ** [purtu'rɛlə] : vb. ; Boursoufler

**E(rr)o (e)vel pourtourellet** : Arrivé comme boursouflé *(Poullaouen)*

**POUSSAÑ / POUSSAD** ['pusə(d-t)] : [***poulsaff*** 1633] vb. ; Pousser (& fermenter)

✗ *m. dér.* : ***hadpoussañ***

**Ha c'hwi boussè (a)nèi ar mo(d)-s(e)** : Et vous la poussiez comme ça *(Kareis)* ; **Chom a rey ar jistr da boussad, da virviñ** : Le cidre va rester pousser, pétiller *(Kleden)* ; **Hemañ a bousse ar vugale da c'hoa(r)i, da gontinüiñ in brezhoneg hañ !** : Il poussait les enfants à jouer, à continuer en breton hein ! *(Skrigneg)* ; **Ha vise ar prajou gwleb vise lak(et) müoc'h an dour war'nê b(l)am d'ar yeot da bouss' pet(r)a !** : Et il y avait les prés humides sur lesquels on mettait plus d'eau afin que l'herbe pousse quoi ! *(Kareis)* ; **Ar yeot blam na ket pouss', oa ket bet heol walc'h, oa ket bet dour a-walc'h pe un dra menneg oa gleet dê...** : L'herbe parce qu'elle n'avait pas poussé, il n'y avait pas eu assez de soleil, il n'y avait pas eu assez d'eau ou quelque chose qu'elle lui était nécessaire... *(Kergloff)* ; **Daw oa hadañ ! Hadañ greun blam d'ar melchon da boussad ha' bousse tro mis-mae, mis-mae / mis-even** : Il fallait semer ! Semer des graines pour que le trèfle pousse, il poussait vers le mois de mai, mai / jouin *(Plouïe)* ; **Oh gast, ar wentéres oa uvel-mat hañ ! Ha ba kein ar wentéres vise daw pouss an traou barzh** : Oh putain, le tarare était très haut hein ! Et au dos du tarare, il fallait pousser les choses à l'intérieur *(Ponvel)* ; **Me(d) ahe gis-s(e) neuhe vïe gwraet gwéchou ha vïe laket dour da redeg war toud ar prajeier bram d'ar yeot dé bouss'**

**founnissac'h** : Mais alors là on faisait des ruisseaux et on faisait couler l'eau sur tous les prés afin que l'herbe pousse plus vite *(Sant-Wazheg)* ; **Tàè ket 'n eubeul, kar re gross oa-heñw, med pouss' na-hi, hardi ! Hardi ! Eh beñ sert(e)namant na-hè pet(et) ar gwazhïou ba'n tu di-barzh** : Le poulain ne venait pas, car il était trop gros, mais elle avait poussé, extrêmement ! Extrêmement ! Eh bien elle avait certainement pété les veines à l'intérieur *(Kleden)*

➢ **Poussad deusoutoñ e-hun** : Pousser tout seul ; **Hezh bousse deusountoñ e-hun !** : Il poussait tout seul ! *(Plouïe)*

**POWES** ['pɔwəz-s] : [***poues*** 1499] vb. ; cf. ➢

➢ **Be o powes** : Venir de ; **Oh ! An heñi bihen zo 'ouelañ ! Naon neus – Neus ket, à powes dibiñ (e)mañ ! Kentoc'h é skuizh !** : Oh ! Le petit pleure ! Il a faim ! – Non, il vient de manger ! C'est plutôt qu'il est fatigué ! *(Skrigneg)*

**POWR** [pɔwr] ['pɔwᵊr] : [***paour*** 1612] n.m (pl. **pe(r)ien** ['pɛ(r)jən]) ; Pauvre / & pl. Mendiants

**Ar pe'ien 'tond da glesk an alujen ! Zo pe'ien ba toull-an-nor as(e)** : Les mendiant venant chercher l'aumône ! Il y a des mendiants là au pas de la porte *(Lokarn)*

➢ **Ar powr pa benvidika / Ga'n Diaoul e ya** : Le pauvre lorsqu'il s'enrichit / Il est emporté par le Diable *(Plonee)*

**POWR** [pɔwr] ['pɔwᵊr] : [***paur*** 1499] ad. ; Pauvre

**Powr ha penvidig** : Riches et pauvres *(Berrien)* ; **Ah merc'h powr** : Ah ma pauvre fille *(Landelo)* ; **Re bowr vise ket kalz a don (e)vite** : Pour les pauvres on ne faisait pas de faste *(Kergrist-Moelou)* ; **Boñ chik oè-hi è, med powr oè** : Bon elle était chic aussi, mais elle était pauvre *(Kergrist)* ; **Pugur oamp er broiou powr** : Puisque nous étions dans les régions pauvres *(An Uhelgoat)* ; **D'ar mare-se pugur voa powr an traou** : À cette époque les gens étaient pauvres *(Plonee)* ; **Gad ar re-he voa powr pugur nagn nitra dê o-dow ! Nitra nagn...** : Avec ça ils étaient pauvres puisqu'ils n'avaient rien à eux deux ! Ils n'avaient rien... *(Plonee)* ; **Med mod-ell ni oa mïoc'h powr** : Mais sinon nous étions plus pauvres *(Poullaouen)* ; **Ha neuhe oa powr an dud, oa ket arc'hant da breniñ 'n traou-all !** : Et alors les gens étaient pauvres, il n'y avait pas d'argent pour acheter les autres choses ! *(Skrigneg)* ; **'Tre an diw vresel, ar re oa bet 'h o(be)r ar vresel oa deut d'ar gêr ha chom(et) powr meh-mod !** : Entre les deux guerres, ceux qui avaient été faire la guerre étaient revenus à la maison et restés pauvre pareil ! *(An Uhelgoat)* ; **Ah ! Me(d) an dud oa powr d'ar mar(e)-t(e), pad ar bresel, nign oa ba'r skoul pad ar bres(e)l !** : Ah ! Mais les gens étaient pauvres à cette époque-là, pendant la guerre, nous étions à l'école pendant la guerre ! *(Plonee)* ; **Gwech-all, houzoh walc'h, kalz a dud oa powr ha hemañ Yann oa deus ur familh powr-tre ha na ket c'hoant da labourad 'è** : Autrefois, vous savez bien, beaucoup de gens étaient pauvres et Yann était d'une famille très pauvre et il ne voulait pas non-plus travailler *(Skrigneg)* ; **Am(añ) hi-m(añ) oa kalz powrr(o)c'h 'vid oa Pleiben ha ga toud ar sekteur-se, med gwelloc'h bro oa 'vi(d) Lokeored ha Braspa(r)s hag a dam yeer 'treusseg ar mene, gou(de)-se oa disterr(o)c'h an douar** : Ici c'était plus pauvre que ne l'était Pleyben et tout ce secteur-là, mais c'était un meilleur coin que Loqueffret et Brasparts et au fur et à mesure que l'on va vers la montagne, après ça la terre était plus pauvre *(Lannedern)*

➢ **Paotr-powr** : (mon/ma) Pauvre ; **Oh ya paotr-powr** : Oh oui ma pauvre *(Plouïe)*

➢ **Plac'hig powr** : Ma pauvre petite ; **Plac'hig powr, ma peus añrejistr(et) tou'n dra-he...** : Ma pauvre petite, si tu as enregistré tout ça... *(Kleden)*

➢ **Powr-du** : Extrêmement pauvre ; **Kar neuhe oagn powr memes-tra ! Ar re-he oa powr-du !** : Car alors ils étaient quand-même pauvres ! Ils étaient extrêmement pauvres ! *(Skrigneg)* ; **Keit-ha oa powr-du an tad oa tagnous** : Tant qu'il était extrêmement pauvre le père était teigneux *(An Uhelgoat)*

**POWR-KAEZH** [po'kè:z-s] : [***paour quez*** 1633] n.m. (étant le plus souvent antéposé il n'est plus accentué, l'accent tonique tombe se plaçant sur le mot qui suit ex. **powr-kaezh den** [pokèz'de:n]) ; Pauvre / & péj. Pauvre type

**Hag ar powr-kaezh mamm-gozh** : Et la pauvre grand-mère *(Plouïe)* ; **Powr-kaezh den** : Pauvre gars *(Skrigneg)* ; **Hag ar powr-kaezh bêleg kozh** : Et le pauvre vieux prêtre *(Skrigneg)* ; **Powr-kaezh mouss c'hwi zo tapet fall amañ !** : Pauvre gamin tu es mal barré ici ! *(Plonee)* ; **Gwel a-walc'h a ret powr-kaezh Yann me zo ken powr (e)veldoc'h** : Vous voyer bien mon pauvre Yann je suis aussi pauvre que vous *(Landelo)* ; **Lesket ar powr-kaezh plac'h yowank ba'r vezh ha ba'n dismegañs** : La pauvre jeune femme laissée dans la honte et l'opprobre *(Kergrist-Moelou)* ; **Gwel a-walc'h a ret powr-kaezh Yann me zo ken powr (e)veldoc'h** : Vous voyer bien mon pauvre Yann je suis aussi pauvre que vous *(Landelo)* ; **Hag ar powr-kaezh Yann, tredidoñ** : Et le pauvre Yann, ben dis donc *(Landelo)* ; **Oh powr-kae(zh), labourad a regn memes-tra un tamm** : Oh mon pauvre, ils travaillaient quand-même un peu *(Skrigneg)* ; **Powr-kaezh den powr (a)nèoñ !** : Le pauvre gars ! *(Landelo)* ; **Kemer ato ar peisant 'vi(d) ur powr-kaezh !** : Toujours prendre le paysan pour un pauvre type ! *(Lannedern)* ; **Lesk ar powr-kaezh kazh-t(e) d'ond-maes lec'h kemer 'naoñ war da varlenn** : Laisse ce pauvre chat sortir au lieu de le prendre sur tes genoux *(Poullaouen)* ; **Ah beñ ar powr-kaezh bihen powr...** : Ah ben le pauvre tout petit... *(Laz)*

**POWR-KOZH** [powr'ko:z-s] : n.m. ; Mendiant

**POWRAAD** [pow'rɑ:d-t] : [***paourhat*** XVIᵉ] vb. ; (s') Appauvrir / Paupériser

**Papred ree kimed powraad** : Il ne faisait toujours que s'appauvrir *(An Uhelgoat)*

**POWRENTE / POWRENTI** [pow'rɛnt(ə/i)] : [***paurentez*** 1499] n.f. ; Pauvreté / Refroidissement (sensation de froid)

**Powrenti meus** : J'ai un refroidissement *(Skrigneg)* ; **Ar bla-mañ meump powrente pad an hañw** : Cette année nous avons froid pendant l'été *(Poullaouen)*

**PRAD** [prɑ:d-t] : [***prat*** 1420] n.m. (pl. **prajou** ['prɑ:ʒu] pl. indéf. **prajeier** [pra'ʒɛjər] **prazeier** [pra'ze:jɛr] dim. **-ig** ['prɑ:dig-k] dim. pl. **-igou** [pra'di:gu]) ; Pré

**Amañ (e)ma ar pradig** : Le petit pré est ici *(Skrigneg)* ; **Ah ya ! Med chom a ra ar prajou net !** : Oui ! Mais les prés restent propres ! *(Lokarn)* ; **Hag a oa ur prad ba-lec'h oa dour, ur wachad-dour** : Et il y avait un pré dans lequel il y avait de l'eau, un ruisseau *(Plonee)* ; **Med ahe oa dow pe dri sort prad** : Mais là il y avait deux ou trois sortes de pré *(Kleden)* ; **'Dreuj ar prajeier ah(e), pet(r)a oa ? Oa k(et) ur c'hilometr...** : Là à travers les prés, qu'est-ce qu'il y avait ? Il n'y avait pas un kilomètre... *(Skrigneg)* ; **Red vise kaou(d) ur wazh da zigass dour d'ar prad hañ !** : Il fallait avoir un ruisseau pour amener l'eau au pré hein ! *(Kareis)* ; **Hag ur feurm ha' oa ur prad barzh oa penvidig !** : Une ferme contenant un pré était riche ! *(Kareis)* ; **Ha wechou vis(e) un tamm boss ba'r prad, doc'h an dra-s(e) vise gwraet un tirien** : Il y avait parfois une petite butte dans le pré, on appelait ça un sécheron *(Kleden)* ; **(G)wachiñ ar prajou vije gwraet 'vid dourañ 'nê, pegur d'ar mare-se na oa ket temz** : On creusait des ruisseaux dans les prés pour les irriguer, puisqu'il n'y avait d'engrais à cette époque *(Plouïe)* ; **D'ar mar(e)-se vise maget toud ar loned deus ar prajou ha ne(u)'n ga voenn 'è, yeot ha voenn** : À cette époque-là toutes les bêtes étaient nourries par les prés et alors aussi par du foin, de l'herbe et du foin *(Karais)* ; **Me(d) ar prajou vise dour barzh-enne toud 'è, ar re vïe ket dour barzh-enne, ar reñ-s(e) vis(e) labour(e)t !** : Mais les prés contenaient aussi tous de l'eau, ceux qui ne contenaient pas d'eau étaient travaillés ! *(Kareis)* ; **Am(añ) oa ket keme(nt)-se hant-hes(k), ba'r prazeier ah(e) oa un toufad, an dra-h(e) zo un tammig gis bron 'è** : Il n'y avait pas tant que ça de laîche, dans les prairies là il y avait une touffe, c'est aussi un petit peu comme du jonc *(Laz)* ; **Hag a vé troc'het toud ga'r valc'h ha diboulet goude-se, douget da zond lec'h oa sec'h ar prad, an dra-he oa poeñgnus** : Et on coupe tout à la faux, et l'évacuait ensuite, on le portait là où le pré était sec, c'était rude *(Berrien)* ; **Ur wech oa ur paotr pihen ha' oè é fessed i saout ba'r prad** : Il était une fois un petit garçon qui gardait les vaches dans le pré *(Kergrist)* ; **Ur hrïenn, pe grïennow zo ba'r prad-mañ** : Un, ou des endroits sec se trouvent dans cette prairie *(Kergrist)* ; **Vïe losk an dour d'ond war ar prad** : On laissait l'eau venir dans le pré *(Plouïe)* ; **Me(d) gwech-all ar ferm nôa prajeier oa estimet !** : Mais autrefois la ferme qui avait des prés était estimée ! *(Sant-Wazheg)* ; **N'é kime ar falc'herien a ra an dra-he, yênt da bedi'r ba'r prad pe da bemp eur** : Il n'y a que les faucheurs qui font ça, qui vont à quatre heures au pré ou à cinq heures *(Lannedern)* ; **Un'-all ma ha hezh oa-hañw un tamm prad ha hezh oa ket un devezh-arad barzh tre** : J'en avais un autre, c'était un petit pré ne faisant pas tout à fait un demi-hectare *(Plouïe)* ; **Ur gaseg na debet korz-dour ba'r prad ha houzh na (e)n-om ampoesonet** : Une jument avait mangé de l'œnanthe aquatique et elle s'empoisonna *(Kleden)* ; **'Vid lar(e)d dec'h lar oa ur bern prajou oa ene ha vise red dec'h mond dïerc'hen barzh** : Pour vous dire qu'il y avait énormément de prés et qu'il fallait y entrer pieds nus *(Karais)* ; **Gwraet vise ur wazh brassoc'h un tammig ha war honnezh vïe gwraet tammou gwachou bihen c'hoazh drame da doud ar prad da ve gwlebet** : On creusait un ruisseau un tout petit peu plus grand et on lui faisait des petits ruisseaux (de dérivation) pour que tout le pré soit humide *(Plouïe)* ; **Pigur é ar prajeier nomp-nign gwech-all ha' vïer 'krog troc'h(iñ) foenn ba-ene ha goud(e)-se pe ba ur mar(e) da 'r bla vïer 'krog troc'hiñ yeot dé lakad ba-tous(k) ar lann !** : Puisque ce sont les prés que nous avions autrefois, on y commençait la coupe du foin et ensuite ou à une époque de l'année on commençait la coupe de l'herbe pour mélanger à l'ajonc (pour les bêtes) *(Sant-Wazheg)* ; **Ya, pé vije devechou bras, pé vïemp krog o(be)r ar foenn ba'r prajeier, 'n (dr)a-h(e) oa sterd heñ ! Paotr-powr ! Ha vije daw chech a-dreñw mod-se !** : Oui, lorsqu'il y avait les grandes journées, lorsque nous commencions à faire le foin dans les prés, c'était difficile hein ! Mon pauvre ! Et il fallait tirer en arrière comme ça ! *(Pleiben)* ; **Med ma oa ket moien d'ar c'heseg d'ond barzh vïe daw ober ga'r valc'h, ma oa ur prad bouilhenneg oa ket moien da lakad keseg barzh** : Mais les chevaux ne pouvaient pas entrer on devait faire à la faux, si le pré était bourbeux on ne pouvait pas faire entrer de chevaux *(Berrien)* ; **Hesk vé gwraet ba'r prajeier gwleb** : On fait de la laîche dans les prés humides *(Skrigneg)* ; **Eh beñ brem(añ) (e)maint toud abandonet, toud ar prajeier so deuet koat, ba toud ar prajeier amañ gi-m(añ) !** : Eh ben maintenant elles sont toutes abandonnées (les terres), du bois a poussé dans les prés ici ! *(Sant-Wazheg)* ; **Dourenn ar prad vije gwraet 'tro fin mis-kerzu ha ba komañsamant mis-kenver, dram da gaoud yeot da droc'hañ pé vije mad ha douss ar goñ un tamm ba mis-c'hwewrer** : On irriguait le pré vers la fin décembre et au début janvier pour avoir de l'herbe à couper quand l'hiver était bon et un peu doux en février *(Plouïe)* ; **Kaseg-Veurzh, houzh a fluske ar yeot ba'r parkeier ha ba'r prajeier** : Le vent d'est de mars rasait l'herbe dans les champs et dans les prés *(Plouïe)* ; **An dra-he zepande, ma oa ur prad, ma oa kaled vise gwraet ga'n droc'héres** : Ça dépendait, si c'était un pré, si (le sol) était dur on utilisait la barre de coupe *(Berrien)* ; **Re wag é ar prad** : Le pré est trop marécageux *(Berrien)* ; **Prajeier gwag** : Des prés marécageux *(Plouïe)* ; **Ene voa ur veunteun ba'r prad ene** : Il y avait là-bas une fontaine dans le pré *(Plonee)* ; **Ha pa oa erro mad, pé oa sec'h a-walc'h vise cherret, vise gwraet berniou ba'r prad, berniou bihen** : Et quand il était bon, quand il était suffisamment sec on le ramassait, on faisait des tas dans le pré, des petits tas *(Berrien)* ; **Ene pa oa ur wazh, gwech-ell a vise red laka(d) dour war ar prajeier ha toud an treou** : Il y avait là un ruisseau, autrefois il fallait mettre l'eau dans les prés et tout *(Ponvel)* ; **Med ! Ase oa ur wazh da dapañ dour deus ar stêr vras, deus ar rinier, *c'est-à-dire* deus antre ar prajou d'irigiñ ar prad ha vé gwraet un tantad barzh** : Mais ! Il y avait là un ruisseau pour amener l'eau de la grande rivière, du fleuve, c'est-à-dire de l'entrée des prés pour irriguer le pré et on y fait une flambée à l'intérieur *(Ponvel)* ; **Gwraet vé ur gortosenn da deg eur deuh ar mintin pé vé an dud 'falc'had, da evañ kafe ba'r prad** : On fait une collation à dix heures lorsque les gens fauchent, pour boire le café au pré *(Lannedern)* ; **Ah ya ! Ar pezh oa sterd da vired é ar prajeier d'ar mar(e)-se a oa ar bron** : Ah oui ! Ce qui était difficile à empêcher de pousser dans les prés à cette époque c'était le jonc *(Plouïe)* ; **Pemp kant penn-deñved oa aet gantoñ (a)darr(e) en-dro d'ar prad** : Il repartit avec cinq cents tête de bétail (mouton) au pré *(Landelo)* ; **Ur prad mad, d'ar mar(e)-se oa ur prad ha' oa voien da lak kalz dour ba'naoñ (e)vi(d) kaoud yeot** : Un bon pré, à cette époque il y avait un pré où l'on pouvait mettre beaucoup d'eau pour avoir de l'herbe *(Plouïe)* ; **Med ba-lec'h a vije prajou ha' oa un tammig koste gate** : Mais là où il y avait des prés qui étaient un peu en pente *(Plouïe)* ; **Ha an nawes oa 'n heñi zo penn-a-benn ar prajeier, ni a ra an nawes da hounn(ezh)** : Et le chenal c'était celui qui est d'un bout à l'autre des près, nous l'appelons le chenal *(Speied)* ; **An dour zo bet diminü(e)t, n'eus ket prajou kin hag a chom ar saout fontet barzh-enne...** : L'eau a été diminuée, il n'y a plus de pré dans lesquels les vaches

restent enlisées... *(Kareis)* ; **Ahe vije gwraet gwajou bihen neuhe (e)vid lakad dour war ar prajou dram da gaoud yeot a-bred da roiñ d'ar loned** : Là on faisait alors des petits ruisseaux pour mettre l'eau sur les prés afin d'avoir tôt de l'herbe à donner aux bêtes *(Plouïe)* ; **Gwerbil war ar prajou** : De l'eau croupie sur les prés *(Poullaouen)* ; **Ha me oa mevel ba ur plass ha' oa ur bern prajou ! Ha ma vis(e) lak(et) ar loned barzh-enne, nïegn bet fontet toud barzh-enne** : Et j'étais commis dans un domaine comprenant énormément de prairies ! Et si on y avait mis les bêtes, elles s'y seraient toutes enlisées *(Kareis)*

- **Douar-prad** : Terre de pré (humide, lourde) ; **Tirien, douar-prad sec'h ma peus c'hoant** : Sécheron, de la terre de pré sèche si tu veux *(Kleden)*
- **Foenn-prad** : (du) Foin de prairie naturelle ; **Med seulamant 'benn vis(e) e(rr)o ar goañw, ar voenn-prad oa ket mad ! Neu'n hezh oa ket kalz magadurezh barzh, ar brenn oa treut** : Mais seulement avant que l'hiver n'arrive, le foin de prairie n'était pas bon ! Il n'avait pas beaucoup de valeur nutritive, le son était maigre *(Ponvel)*
- **Prad-towarc'h** : Prairie à tourbe ; **Ar reñ-he oa ar prajou-touarc'h, ar re oamp 'kontañ deusoute damaig** : C'étaient des pairies à tourbe, celles dont nous parlions tout à l'heure *(Ponvel)*

**PRAD-TIRIEN** ['prɑ.t'tirjən] : [*pl.* ***prajeyer tiryen*** 1834] n.m. (pl. **prajou-tirien** ['prɑ:ʒu'tirjən]) ; Sécheron (pré sec)

**Ha gwech-ell oa beb-sort prajou : Be oa prajou-tirien ha be oa prajou gwleb pet(r)a !** : Et autrefois il y avait toute sorte de prés : Il y avait des sécherons et il y avait des prés humides quoi ! *(Kareis)*

**PRADAD / PRAJAD** ['prɑ:dəd-t] ['prɑ:ʒəd-t] : [***pradad*** 1904] n.m. ; Pré (de) / Contenu d'un pré

**PRED** [pre:d-t] [prejd-t] : [vx. br. ***pret***] n.m. (pl. **prejou** ['pre:ʒu] ['prejʒu]) ; Repas

**'H aos ar pred** : Préparer le repas *(Laz)* ; **Alïes vïe poent pred** [pre:d-t] : C'était souvent l'heure du repas *(An Uhelgoat)* ; **Vis(e) ket gwraet dow bred** [bre:d-t] **deuhoutoñ** : On n'en faisait pas deux repas *(Kleden)* ; **Med a-wechou da-houde pé vise debet pred** [pre:d-t] **ha-toud** : Mais des fois pour-lors quand on avait mangé le repas et tout *(Plouïe)* ; **Ya, med 'ma ket poent d'ar pred** [pre:d-t] **c'hoazh** : Oui, mais ce n'est pas encore l'heure du repas *(Berrien)* ; **Eo-eo ! D(a)maï ema prest ar pred** [pre:d-t] : Si-si ! Tout à l'heure le repas sera prêt *(Berrien)* ; **(A-)benn lak anèi da zibiñ ur pred** [pre:d-t] **mad vise daw kontañ un eur gati !** : Pour la faire manger un bon repas il fallait compter une heure ! *(Plouïe)* ; **A-wechou vis(e) ped(et) an dud d'ond da zib ur pred** : Parfois les gens étaient invités à venir manger un repas *(Sant-Wazheg)* ; **Me meus ket bet gwraet (ne)med prejou-groupchou mé-keres** : Moi je n'ai fait que des repas de groupes si tu préfères *(Plourac'h)* ; **D'o(be)r ur pred é gwelloc'h ar re gwinizh-tu (e)vid ar re-all hañ !** : Celles au sarrasin sont meilleures pour faire un repas que les autres hein ! *(Skrigneg)* ; **Legumaj vije : Patates vije bemde deja ! An dra-he oa ur pred bemde** : Il y avait des légumes : Il y avait déjà des patates chaque jour ! C'était un repas quotidien *(Skrigneg)* ; **Pé vis(e) troc'h(et) ar voenn, 'kreis-tre beb pred** [bre:d-t]**, deus ar mintin vis(e) prepar(et)-hi an de de-raog** : Lorsque le foin était coupé, juste entre chaque repas, on la préparait la veille au matin *(Karais)*

- **Ober ur pred** : Faire un repas (le manger) ; **Dow bred a rañw gad un'** : Je fais deux repas avec un *(Skrigneg)*

**PREFERIÑ** [pre'fɛ:rə] : [***preferi*** 1659] vb. ; Préférer

**N'oan ket gouest d'ond da jukour ar re-ell, sete ar mod-se ma preferet 'h o(be)r mé-hun** : Je ne pouvais pas aller aider les autres, j'ai ainsi donc préféré faire tout seul *(Kergloff)*

**PREJIÑ** ['pre:ʒi] : [***predo*** 1732 ; ***preja*** 1876] vb. ; (se) Restaurer

**Lakad plijadur mesk an dud tàe ahe da brejiñ** : Faire naître du plaisir parmi les gens qui viennent là se restaurer *(Plourac'h)*

**PRENADENN** [pre'nɑ:dən] [prẽ'nɑ:dən] : [***prenadenn*** 1927] n.f. (pl. **-ou** [prena'dɛnu] [prẽna'dɛnu]) ; Achat

**Ur brenadenn (a-)drak** : Un achat en vrac *(Poullaouen)* ; **Ha meus graet ur brenadenn gér ba ur werzh** : Et j'ai fait un cher achat dans une vente *(Poullaouen)*

**PRENAÑ / PRENIÑ / PRENO** ['pre:n(a/i)] ['prẽ:no] : [***prenaff*** 1499] vb. ; Acheter (cf. **REPRENAÑ**)

**Ha ene na prenet bep a dreilhi 'e** : Et ils avaient également acheté là chacun un treillis *(Plouïe)* ; **Me(d) houzh yê da breniñ traou !** : Mais elle allait acheter des trucs ! *(Sant-Wazheg)* ; **Bremañ (e)mon hond da brenañ bleud da Gastellin** : Je vais maintenant aller acheter de la farine à Châteaulin *(Landelo)* ; **Na bren ket (a) demz da lakad d'i zouar** : Il n'achète pas d'engrais pour mettre sur sa terre *(Skrigneg)* ; **Med 'd-afer-se vegn ka(v)et da brenañ** : Mais pour autant on les trouve à acheter *(Pluskelleg)* ; **A-wechou pé vije tud hond da breno ur lon-keseg** : Des fois lorsque des gens allaient acheter un cheval *(Skrigneg)* ; **N'ees ket da brenañ !** : N'achète pas ! *(Skrigneg)* ; **Ka(v)et meus bleud da brenañ** : J'ai trouvé de la farine à acheter *(Landelo)* ; **Petra peus prenet ?** : Qu'as-tu acheté ? *(Berrien)* ; **Blam da gaoud arc'hant dé brenañ kafe ha da brenañ sukr 'e** : Afin d'avoir de l'argent pour acheter du café ou pour acheter du sucre également *(Landelo)* ; **Ma ! Pet(r)a rañw ?! Pren(iñ) a rañw 'naoñ pe bet(r)a ?!** : Eh bien ! Qu'est-ce que je fais ?! Je l'achète ou quoi ?! *(Skrigneg)* ; **Sete pet(r)a neus gwraet (ne)med prenañ un trakteur bihen ! Oa an eil barzh Skrigneg** : Qu'a-t-il donc fait si ce n'est acheter un petit tracteur ! C'était le deuxième à Scrignac *(Skrigneg)* ; **Ma prenet an amplassamant** : J'avais acheté l'emplacement *(Plourac'h)* ; **A-drak neus prenet** : Il a acheté en vrac *(Poullaouen)* ; **Jist(r) ha gwin ! Ba-lec'h vis(e) ur bern tud, beñ brenegn ur varrikennad-gwin** : Du cidre et du vin ! Là où il y avait un tas de gens, ben ils achetaient une barrique de vin *(Ponvel)* ; **Oh oa ket gleet dit mond da brenañ** : Oh t'étais pas obligé d'aller acheter *(Berrien)* ; **Ar chupenn ha neus prenet ba Montroules** : La veste qu'il a achetée à Morlaix *(Plouïe)* ; **Ha heñ na prenet 'naoñ neuhen gwelloc'h marc'had 'vi(d) a nije gwraet ar vamm-gozh !** : Et il l'avait alors achetée (la ferme) moins

chère que ne l'aurait fait la grand-mère ! *(Skrigneg)* ; **Bon ! Peus kemed preno tregont devezh-arad, ar re-mañ-(a)han(o)h ha ho preur breno tregont-ell** : Bon ! Vous n'avez qu'à acheter trente demi-hectares (15 h.), vous autres et ton frère achètera les trente autres *(Lokarn)* ; **Me meus ket bet prene(t) mouejou gwech e-bed, ramp kemed derc'hel ur his** : Je n'ai jamais acheté de voix, nous ne faisons que perpétuer une coutume *(Kalaner)* ; **Den e-bed n'é bet prenet gan pezh so bet leusket** : Personne n'a été acheté avec ce qu'on a laissé *(Kalaner)* ; **Prenañ oubloñ** : Acheter du houblon *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Oa ket bet 'preniñ 'n neud diganes na laket gwenneg e-bed ba'h ar plad !** : Elle ne t'acheta pas le fil et ne mit pas un sou dans le plat ! *(Skrigneg)* ; **Me meus choñj lar ma zad na prenet ur marc'h ahe hi-se pad un treuched ha vise ganomp labourad** : Je me rappelle de mon père qui avait acheté un cheval là comme ça pendant un moment et il travaillait avec nous *(Plouïe)* ; **Heñ bassee ga e gamïon hag a zespune ar pezh nije prenet** : Il passait en camion et collectait ce qu'il avait acheté *(Berrien)* ; **Prenet ma (a)nèi bremañ zo 'hond da veañ tri bla so** : Je l'avais achetée, ça va faire maintenant trois ans *(Karnod)* ; **Beb a brenomp traou pé vé ur c'hado d'o(be)r, vé prenet traou dé géss(e)d d'ar re-vihen** : À chaque fois qu'on achète des trucs lorsqu'il y a un cadeau à faire, on achète pour apporter aux petits *(Lokarn)* ; **Ar labourerien-douar brenint ket ar sort-se, ar re-he brenint keme ar re vije dresset dija** : Les agriculteurs n'en achetaient pas de ce genre-là, ils n'achetaient que ceux qui étaient déjà dressés *(Skrigneg)* ; **Prenet vije moc'h, prenet vïe, diw pe deir beuc'h oa ha ma zad 'h ee deuh ar beure da droc'ho ar boued dê** : On achetait des cochons, on achetait, il y avait deux ou trois vaches et mon père allait au matin leur couper de la nourriture *(Kallag)* ; **Ma ! Daw é dit prenañ ur boupeenn 'ta da Alice (iv)è (me)mes-tra !** : Eh bien ! Il faut que tu achètes une poupée à Alice aussi quand-même ! *(Skrigneg)* ; **Me bren ma youd, rañw ket an dra-he ma-hun** : J'achète ma bouillie, je ne fais pas ça moi-même *(Lokmarïa)* ; **Ya, kar neu'n nïent gallet prenañ traou !** : Oui, car alors ils auraient pu acheter ! *(Ponvel)* ; **Oa ket traou prenet ! Me meus choñj ba Kerdent, lec'h oan bihen, 'h eemp ba'n toull-gwer** : Il n'y avait pas de trucs achetés ! Je me rappelle qu'à Kerdent, là où j'étais petite, nous allions dans le dépotoir de verrerie *(Berrien)* ; **Dow be-moc'h a vije dalc'h-mad 'è ha pa vije prenet re-all a vij(e) prenet dow, un' vije gwerzhet ha egile vije lahet** : Il y avait toujours aussi deux cochons et lorsqu'on en achetait d'autres, on en achetait deux, l'un était vendu et l'autre était tué *(Berrien)* ; **Daon ! Ar feurm ba penn-all ar C'hoat Bras so da werzhañ ! – Ya, me(d) meus ket arc'hant 've(l)-se da breniñ hezh toud !** : Dam ! La ferme à l'autre bout de Coat Bras est à vendre ! – Oui, mais je n'ai pas d'argent comme ça pour l'acheter entièrement ! *(Skrigneg)* ; **Nnann, me(d) n'eint ket bet 'pren' ar re-he ma'hat ! Ar re-h(e) n'agn ket da bren' ! Ar reñ-s(e) a ray ga'r pezh a ga(v)ign** : Non, mais ils n'ont probablement pas été les acheter ! Ils ne vont pas acheter ! Ils feront avec ce qu'ils trouveront *(Poullaouen)* ; **Me zo à werzhañ orilherou ha-traou ! – Ah ! Me 'ha ! Breno diganes, me(d) 'benn a brenin 'nê é red demp essêiñ 'nê da wel ahann eint soub(l) !** : Je vends des oreillers et tout ! – Ah ! Moi ma foi ! Je t'en achetai, mais avant que je te les achète, il nous faut les essayer pour voir s'ils sont souples ! *(Skrigneg)*

- **A-nevez prenet** ['neːvə(s),prẽːnəd-t] : Acheté récemment ; **Meus ket gwraet kig-ha-fars gwech e-bed, med prenet meus ur sac'h, 'nevez prenet ma !** : Je n'ai jamais fait de kig-ha-farz, mais j'ai acheté un sac, je l'avais acheté récemment ! *(Plouïe)*
- **Hezh zo aes da brenañ** : Il est facilement influençable *(Plouïe)*
- **Mad da brenañ** : Bon(ne) à acheter ; **Da wel hag-eñ oaint mad da brenañ** : Pour voir si elles étaient bonnes à acheter *(An Uhelgoat)*
- **Prenañ toud ar stal** : Tout acheter ; **Pugur un *Hollandais* oa klass prenañ toud ar stal** : Car un Hollandais cherchait à tout acheter *(Plourac'h)*

**PRENESTR / PRENESS** ['preːnəs(t)] : [***penestr*** XVI^e^] n.m. (pl. **-ou** [pre'nɛs(t)u]) ; Fenêtre

**Talbenn an nor ha talbenn ar prenestr** : Le linteau de porte et le linteau de fenêtre *(Skrigneg)* ; **Ha pet(r)a ma gwraet ? Ma digoret ar preness ha cherret an nor** : Et qu'avais-je fait ? J'avais ouvert la fenêtre et fermé la porte *(Plouïe)* ; **Lesk ar preness digor** : La fenêtre laissée ouverte *(Plonee)* ; **Ha heñw oa é labour neuhe war i vekanik dèoñ a-dreñw d'ar preness** : Et il travaillait alors sur sa machine derrière la fenêtre *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Sarr ar prenestou** : Ferme les fenêtres *(Lannedern)* ; **'H an da jerr ar prenest met(r)amant 'n-om ga(v)o kridïenn dec'h !** : Je vais fermer la fenêtre sinon vous allez vous mettre à grelotter ! *(Skrigneg)* ; **An heñi yowankañ deuhoute voa é sell dre ar preness, dre prenessou bras** : La plus jeune d'entre elles regardait par la fenêtre, par les grandes fenêtres *(Plonee)* ; **Me meus kempennet ar gwer deus ar prenessou, lugerniñ ragn** : J'ai nettoyé les carreaux des fenêtres, ils luisent *(Plouïe)* ; **Mouch ar prenes(t), p(a) oa ket droad da wel oar tud ba'n ti, pegur oa dañjurus !** : Voiler la fenêtre, vu qu'il n'y avait pas le doit de voir qu'il y avait des gens dans la maison, puisque c'était dangereux ! *(Karnod)* ; **Ur vastaradenn feus gwraet war da brenest** : Tu as fait une tache maculée sur ta fenêtre *(Poullaouen)* ; **Sete pé oa aet 'hat, paotr-kaezh ha neus skôet war ar prenest** : Et donc lorsqu'il alla ma foi, mon pauvre et il frappa à la fenêtre *(Skrigneg)* ; **Hemañ na bet gwraet an dra-he, na passeet anaoñ dre ar prenest, buan ar mod-se, da zigentañ kara !** : Il avait fait ça, il était passé par la fenêtre, rapidement comme ça, au tout départ n'est-ce pas ! *(Skrigneg)* ; **Pegur oa un tamm milïour ahe 'kreis-tre, ahe oa un tamm prenestr ha amañ oa un nor** : Puisqu'il y avait un petit miroir là juste entre, il y avait là une petite fenêtre et ici une porte *(Karnod)* ; **Oh oa ket 'ha ! Pass ken pell-zo te ! In bidoniou oa ene, ba Kergroas ha ràe laezh dre ar prenestr !** : On non ma foi ! Pas depuis si longtemps que ça ! Là c'était en bidons, à Kergroas et elle donnait du lait par la fenêtre ! *(Karnod)*

- **Toull-preness** : Bord de fenêtre ; **Chilowerien ha' 'h a da jilou ba'h toull-preness un' mennañket, pe toull-an-nor un' bennañket** : Des indiscrets qui vont écouter aux fenêtres ou aux portes *(Skrigneg)*

**PRENN** [prɛn] : [vx. br. ***pren***] n.m. ; Verrou

**PRENNAÑ** ['prɛna] : [***prennaff*** 1499] vb. ; Fermer (à clef) / Verrouiller

**Prennet é an nor ? Blam bet(r)a é prennet ?!** : La porte est fermée à clef ? Pourquoi est-elle verrouillée ? *(Lokmarïa)*

**PREÑSIPAL** [prɛ̃sipal] : [***principal*** 1499] n.m. & ad. ; Principal

**Ah yeo gast ! Hezh oa ar preñsipal** : Ah si putain ! C'était le principal *(Kleden)* ; **Ba-lec'h zibark toud an touristed preñsipal 'e ba'n Amerik** : Là où tous les touristes principaux débarquent également en Amérique *(Ar C'hastell-Ne)* ;

**PREÑVEDED** [prɛ̃'veːdəd-t] : [***preñvedecq*** 1732] ad. ; Vermoulu (-e)

**Un tamm planken preñveded** : Un bout de planche vermoulu *(Berrien)*

**PREÑW** [prɛ̃(ː)w] : [gaul. ***prim-*** ; ***preff*** 1499] n.m. (pl. **preñved** ['prɛ̃ːvəd-t]) ; Ver (animal) / Larve

**Toullou-preñw zo ba'r patates** : Il y a des trous de ver dans les patates *(Plouïe)* ; **Ar preñved teu warne ahe hisse, da ziflukañ warne** : Les vers viennent dessus là comme ça, pour éclore dessus *(Skrigneg)* ; **Ar preñved vé ka(ve)t ba'r girjer, ar lamperien !** : Les vers que l'on trouve dans les talus, les asticots ! *(Skrigneg)* ; **Ar preñved, lar, n'é ket gleet remüiñ 'nê keme(nt)-se ba'h an douar na lah anê** : Les vers, dit-il, il ne faut pas les remuer tant que ça dans la terre ni les tuer *(Skrigneg)* ; **Laket ur pezh treñchenn-gig ahe d'o(be)r soubenn ha toud ar preñved oa deut war ar gourr(e) !** : Une grosse tranche de viande mise là dans la soupe et tous les vers étaient remontés à la surface ! *(Skrigneg)*

➢ **Deb(e)t é e vri ga'r preñved !** : Il a le nez bouffé par les vers ! (une fraise) *(Poullaouen)*

**PREÑW-KOAT** ['prɛ̃ː(w)'kwad-t] : [***preu coat*** 1633] n.f. ; Phrygane / Porte-bois / Cherfaix

**Ar breñw-koat vev ba'n dour** : La phrygane vit dans l'eau *(Rostrenn)*

**PREÔ** [pre-o] : n.m. ; Préau

**Ar c'hourt hag ar preô** : La cour et le préau *(An Uhelgoat)*

**PREPARIÑ** [pre'pɑːrə] : vb. ; [***prepari*** 1659] Préparer (cf. **PRÏENTAÑ**)

**Ar vamm-gozh voa é prepar(iñ) hi lein** : La grand-mère préparait le dîner *(Plonee)* ; **Neuhe renkon prepariñ un dra mennañket dit** : Je dois donc te préparer quelque chose *(Skrigneg)* ; **Ma ket preparet mann e-bed dê, n'anveen ket 'nê** : Je ne leur avais rien préparé du tout, je ne les connaissais pas *(Skrigneg)* ; **Partïet deus ar fest (a-)raog ar re-ell da brepariñ un dro-lou(a)rn** : Il partit de la fête avant les autres pour préparer un mauvais tour *(Kleden)* ; **Preparet oa un tamm amann, un toullad vïou pezh a oa** : On préparait un peu de beurre, ce qu'il y avait d'œufs *(Skrigneg)* ; **Tud o prepariñ (e)vi(d) ou retred** : Des gens préparant pour leur retraite *(Skrigneg)* ; **O(be)r toud an interramañchou, prepariñ tou'n traou, lakad tou'n traou d'ar bêleg prest !** : Faire tous les enterrements, préparer les choses, tout mettre prêt pour le prêtre ! *(Kallag)*

➢ **(E)n-em brepariñ** : Se préparer ; **(E)n-om jeñch hag (e)n-om brepariñ** : Se changer et se préparer *(Sant-Hern)*

**PREPOÑDERAÑS** [prepɔ̃derɑ̃s] : n.m. ; Prépondérance

**An tad, hezh, 'vel vé laret ba'n assambleou, na ar prepoñderañs** : Le père, lui, comme on dit dans les assemblées, avait la prépondérance *(An Uhelgoat)*

**PRESANTIÑ** [pre'zɑ̃nti] : [***presentaff*** 1499] vb. ; Présenter

**Toud ar pezh vé presantet dèi** : Tout ce qu'on lui présente (à elle) *(Skrigneg)*

**PRESEB / PRESEN** ['preːzəb-p] ['preːzən] : [***presep*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [pre'zenu] **presañchou** [pre'zɑ̃ʃu]) ; Mangeoire

**Troc'het vije yeot ba'r prajou, douget vije war 'r chouk, lake(t) vije d'ar c'hoèlïou ba ar glwejenn pe ba ar preseb** : On coupait de l'herbe dans les prés, on portait sur le dos, on mettait aux taureaux dans le râtelier ou dans la mangeoire *(Lokarn)*

**PRESBITAL / PRESPITAL / PROSPITAL** [prez'bitəl] [pres'pitəl] [pros'pitəl] : [***presbiter*** 1464 ; ***presbytal*** 1732] n.m. (pl. **-iou** [prezbi'talju] [prespi'talju] [prospi'talju]) ; Presbytère

**Ha oa (e)n-om ga(v)et di-rag toull ar prospital** : Et il se retrouva devant l'entrée du presbytère *(Skrigneg)* ; **Digoueet ba'r prespital, hei houll ar person** : Arrivée au presbytère elle demande le recteur *(Landelo)* ; **Ha sete gwel a rañw ar c'hloier tond amañ, heñw a'h ee d'ar prospital** : Et je vois donc le bedeau venir ici, il allait au presbytère *(Sant-Wazheg)* ; **Dam betra ra ar c'hog zo war beg an ilis n'eus ket divinou ? Eh beñ é dam ba'r prospital n'eus mann e-bed da ziskrapad !** : Qu'est-ce qui fait que le coq qui est au sommet de l'église n'a pas de griffes ? Eh ben c'est parce qu'il n'y a rien à gratter dans le presbytère *(Plouïe)* ; **Toud oa kasset da brespital Plonee hag oa rôet d'ar person da ziwall** : Tout fut amené au presbytère de Plonévez-du-Faou et confié au recteur *(Landelo)* ; **Me voa chom (a-)dreñw ar presbital ba'n ti, mé-hun** : J'habitais derrière le presbytère dans la maison, toute seule *(Sant-Wazheg)*

**PRESIDANT / PRISIDANT** [pre'ziːdən] [pri'ziːdən] : [***president*** 1576] n.m. ; Président

**Nann, me(d) ar vêleien oa mestr gwich-all kajimant 'vel prisidant ar Ripublik !** : Non, mais autrefois les prêtres étaient maîtres, quasiment comme le président de la République ! *(Skrigneg)*

**PRÉSS / PRÉS** [preːs] [preːz-s] : [***pres*** 1633] n.m. ; Empressement / Pressé (-e) / Urgence

**Be zo lod deus ar baotred d'ar mar(e) oan yowank 'e na dosteent ket deus ar merc'hed na nintra e-bed, med pé vijent mew neuhe vijent press d'ond assames gate** : Certains des garçons à l'époque quand j'étais jeune n'approchaient pas des filles ni rien, mais lorsqu'ils étaient saouls alors ils étaient pressés d'aller avec elles *(Plouïe)*

- **Be mil-bréss** [mi'lbreːz-s] **war *ub.*** : Être plus qu'impatient ; **Mil-bréss warnehoñ tenn e zilhad** : Plus qu'impatient de retirer ses vêtements *(Landelo)*
- **Be préss *udb.* war'n(a)hoñ** : Avoir *qqchose* à faire d'urgence ; **Oh nann ! N'é ket possubl pegur préss ar voenn zo war'ha(no)mp** : Oh non ! Ce n'est pas possible, car on a le foin à faire d'urgence *(Plouïe)*
- **Be préss war *ub.*** : Être pressé ; **Me zo préss war'ha'on** : Je suis pressé *(Berrien)* ; **Te zo préss war(a)han(ou)t** : Tu es pressé *(Berrien)* ; **Ba-neu'n vis(e) press war'ha(no)mp** : Nous étions pour-lors pressés *(Karnod)* ; **Ha yeo ! Préss war'nèoñ deuh ar mintin pugur na laket kaoutchou d'i wreg (e)vid tach anê deuh ar raog** : Ah si ! Le matin il était pressé puisqu'il avait mis du caoutchouc à sa femme pour les clouer sur l'avant *(Kolloreg)* ; **Ma zo kement-se a bréss...** : S'il y a tant que ça d'empressement... *(Berrien)* ; **Préss war'nèi tenn he dilhad** : Pressée de retirer ses vêtements *(Landelo)* ; **Préss so warnañ** : Il est pressé *(Kergrist)* ; **Sell vije préss war'ha(no)mp da dapañ grilhed ha da dapañ buzhig ha-traou 'vi(d) ar besketerien** : Nous étions donc pressés d'attraper des grillons et d'attraper des vers de terre et autres pour les pêcheurs *(Skrigneg)* ; **Pe(va)r pe bemp koñsort ar mod-se vênt ket pell 'tirastellad ur bern traou, surtoud ma vé préss war'nê** : Quatre ou cinq acolytes comme ça ne sont pas longs à ratisser un tas de choses, surtout s'ils sont pressés *(An Uhelgoat)*
- **Dre bréss** : Avec empressement ; **Gwraet meus an dra-he dre bréss** : J'ai fait ça vite-vite *(Plouïe)*
- **War an dra-he n'eus ket kalz a bréss** : Pour ça il n'y a pas d'urgence *(An Uhelgoat)*

**PRESS** [prɛz-s] : [***pres*** 1633] n.m. (pl. **-ou** ['prɛsu]) ; Armoire (trad.)

✗ *syn.* : ***armel*** ; & *cf.* : ***bufed***

**Alc'hwïet ar press** : L'armoire fermée à clé *(Karnod)* ; **Lak an dilhad ba'r press** : Mets les vêtements dans l'armoire *(Plouïe)* ; **Ar bodisi vise poset dan ar press** : Les bassines étaient posées sous l'armoire *(Ponvel)* ; **Gast, gwraet neus Jañ-Maï ur press-derw !** : Putain, Jean-Marie a fait une armoire en chêne ! *(Kleden)* ; **Ha meus choñj ba ti ma mamm-gozh visent laket dan ar press da daol o goèien** : Et j'ai souvenir chez ma grand-mère on les mettait sous l'armoire pour qu'ils produisent de la crème (bassines de lait) *(Ponvel)* ; **A-blassou memes vijent laket, pé vije rôe(t) o laezh dê, vijent laket ba(r)zh foñs ar press !** : Même par endroits on les mettait, lorsqu'on leur avait donné leur lait, on les mettait dans le fond de l'armoire ! *(Skrigneg)* ; **Ya, ar blas deus un tu ha koat-kes(t)in oa blotoc'h dé labour(a)d ha dé reiñ i form daoñ, an derw oa d'o(be)r kirri, pressou** : Oui, le goût d'un côté et le bois de châtaigner était plus tendre à travailler pour lui donner sa forme, le chêne était pour faire des charrettes, des armoires *(Kleden)*

**PRESSOUER** [prɛ'suwər] [prɛ'suːr] : [***preçzouër*** 1732] n.m. ; Pressoir

✗ *m. comp.* : ***dorn-pressouer, maout-pressouer***

**Oh ! Hezh so ur pressouer prop heñ !** : Oh ! C'est un pressoir propre hein ! *(Kareis)* ; **Ur pressouer oa 'è barzh du-mañ ! Set' a teue an dud d'o(be)r chistr 'è** : Il y avait également un pressoir chez moi ! Les gens venaient donc aussi faire du cidre *(Skrigneg)* ; **Ha gou(de)-se viser 'h o(be)r chistr deus an noñs, toud ar re-gêr ! Ba du-m(añ) oa ur pressouer** : Et ensuite on faisait du cidre la nuit, tous les villageois ! Chez moi il y avait un pressoir *(Lannedern)* ; **Ur pressouer zo, 'houzoh walc'h, pevar dro(a)d a neus, ur pezh machin bras ahe his-se !** : Un pressoir a, vous savez bien, quatre pieds, une énorme machine là ! *(Skrigneg)* ; **Avalou, din-me oa avalou (ne)med a vijent yac'h, lakeet da bezheliñ un tamm, da ho(r)tos mond d'ar pressou'r** : Des pommes, pour moi c'étaient des pommes, pourvu qu'elles fussent saines, les faire un peu blettir, en attendant d'aller au pressoir *(Skrigneg)* ; **Hag a vije kass(e)t ar c'harr d'ar pressou'r da un' kozh ahe gis-se, ahe oa un' ha' na ur pressou'r** : Et on amenait la charrette au pressoir à un vieux là comme ça, là il y avait une personne qui avait un pressoir *(Skrigneg)* ; **Hag an avalou, tre lem a vijent malet, mé-keres, vije gwraet un dorchenn war ar pressouer, vije laket d'an dan un tamm plous ha laket 'e an avalou malet war an tamm plous-se ha pa nije an avalou a-peu-prè ugent santimetr uhelded vije hadlak(et) un tamm plous 'darre !** : Et les pommes, là où elles étaient broyées, si tu préfères, on faisait un cousin sur le pressoir, on mettait au-dessous un peu de paille ainsi que les pommes broyées sur ce peu de paille et lorsque les pommes faisaient a-peu-près vingt centimètres de hauteur on remettait un peu de paille *(Skrigneg)* ; **Sete ar jistr neuhe a ziverè en-dro d'ar pressouer ! Heñ na ur bord ar mod-se** : Donc alors le cidre s'écoulait autour du pressoir ! Il possédait ainsi un bord *(Skrigneg)* ; **Houm(añ) vise gwraet an daol (a)nèi 'è, ba-lec'h vise gwraet an dorchenn pet(r)a ! Ya ha hem(añ) oa sañset, ar pressouer neu'n vise gwraet deus hezh ha houm(añ) oa an daol, hem(añ) ziskennè, ar maout hag a vise diskennet hezh war 'n dorchenn ahe hag ar jistr tàè ba'r varazh amañ ha vis(e) tapet dé lak(ad) ba'r varrikenn pet(r)a !** : On l'appelait aussi la maie, là où on faisait le coussin quoi ! Oui et il était censé, on l'appelait alors le pressoir et ça c'était la maie, il descendait, le mouton et on le descendait là sur le coussin et le cidre venait ici dans le baquet et on le prenait pour le mettre dans la barrique quoi ! *(Kareis)*

**PREST** [prest] : [***prest*** 1499] ad. ; Prêt (-e) / Sur le point / **PRESTIG** ['prestig-k] : Peu (après...)

**Prest é ar jeu Jean ?** : C'est prêt Jean ? *(Kleden)* ; **N'out ket prest c'hoazh ?!** : Tu n'es pas encore prêt (-e) ? *(Plouïe)* ; **Goûd a-walc'h a ouien neu'n ha oa-hi prest d'ond** : Je savais alors bien qu'elle était prête à partir (mourir) *(Skrigneg)* ; **Prest an noñs da zond dress** : La nuit est juste sur le point de tomber *(Plouïe)* ; **(A-)benn neuhe vin prest** : Pour alors je serai prête *(Landelo)* ; **Hag a zo prest un'-all da ve** : Et il y en a un autre sur le point d'arriver (nouveau né) *(Plouïe)* ; **Prest oè-hi da vollo ga'n displijedur** : Elle était prête à devenir folle de contrariété *(Kergrist)* ; **Ar man-bara pé vo prest** : Lorsque le panier de pain sera prêt *(Plonee)* ; **(E)ma ru an oabr**

**(o) tond, (e)maint prest da zond war'namp !** : Le ciel devient rouge, ils sont prêts à nous rattraper ! *(Plonee)* ; **Eo-eo ! D(a)maï ema prest ar pred** : Si-si ! Tout à l'heure le repas sera prêt *(Berrien)* ; **N'oc'h ket prest ? – Gon !** : Vous n'êtes pas prêt ? – Si (je suis prêt) *(Kergrist)* ; **Oan ket prest da ve c'hweiet** : Je n'étais pas prêt à avoir le melon *(Plouïe)* ; **Dow-c'hant pe tri-c'hant sac'had, oaint prest da bartïal, lak(e)t an etiketou war'nê ha-toud** : Deux cents ou trois cents sacs, ils étaient prêts à partir, mis les étiquettes dessus et tout *(Plouïe)* ; **C'hwi laro penvar(e) vêh prest !** : Tu me diras quand tu seras prêt ! *(Kleden)* ; **Haha ! Damait ma res droug damait Jañ Berleguenn zo e(rr)o prest da zond ahe ! Damait 'h i gantoñ !** : Haha ! Tout à l'heure si tu fais des bêtises tout à l'heure Jean Berlerguen est prêt à venir là ! Tout à l'heure il va t'emporter ! *(Lokmarïa)* ; **Me zo prest da berchennañ ma vis er-maes** : Je suis prête à percher mes pois dehors *(Skrigneg)* ; **O(be)r toud an interramañchou, prepariñ tou'n traou, lakad tou'n traou d'ar bêleg prest !** : Faire tous les enterrements, préparer les choses, tout mettre prêt pour le prêtre ! *(Kallag)* ; **Ar jerdin zo prest da hadañ traou barzh pa vo tommoc'h an amzer !** : Le jardin est prêt à être semé lorsqu'il fera plus chaud *(Skrigneg)* ; **Ha prestig goude ba ur c'hornblegenn** : Et peu après dans un lacet *(An Uhelgoat)* ; **Ar pezh a lake ar re-all un devezh hag a houzoh walc'h un trakteur oa buan ! Oa ket red boueta ar c'heseg deuh ar mintin na sort e-bed ! Heñ vije prest dalc'h-mad !** : Ce que les autres mettaient une journée et vous savez bien qu'un tracteur est rapide ! Il n'était pas nécessaire de nourrir les chevaux le matin ni rien ! Il était tout le temps prêt ! *(Skrigneg)*

- **Annored prest** : Des génisses prêtes ; **Ha 'n annored go(ude)-se neuhe, 'n annored prest** : Et les génisses alors ensuite, les génisses prêtes *(Laz)*
- **Ha' ver ket prest da joñjal** : Dont on n'a pas idée (m-à-m. qu'on n'est pas près de penser) ; **Ar re-yowank a ra troiou ha' ver ket prest da joñjal ! Pugur pa ver yowank vé owen di-raog mann e-bed !** : Les jeunes font des tours dont on n'a pas idée ! Puisque lorsqu'on est jeune, on n'a peur de rien ! *(Skrigneg)*
- **Prest a-walc'h / Prestig walc'h** : Pour peu / Pratiquement / Un peu plus et ; **Prest a-walc'h oain lahet** : Un peu plus et je me faisais tuer *(Plouïe)* ; **'Hond oan di prestig walc'h** : Pour un peu j'y allais *(Skrigneg)* ; **An dra-he zo un dra bennaket fin, lipousiri prest a-walc'h** : C'est quelque chose de fin, pratiquement des friandises *(Berrien)*
- **Prestig goude** : Peu après ; **Ha prestig goude ba ur c'hornblegenn** : Et peu après dans un lacet *(An Uhelgoat)* ; **Prestig goude mamp prenet un ekremeus hag ur ribot elektrik, toud elektrik, opala ! Neuhe 'h ee an traou en-dro 'ha !** : Peu après, nous avions acheté une écrémeuse et une baratte électrique, tout électrique, opala ! Là ça y allait ma foi ! *(Berrien)*

**PRESTAÑ / PRESTIÑ** ['prestə] ['presti] : [***prestaff*** 1499] vb. ; Prêter

**Me bresto dec'h ma-ker(e)s !** : Je vous prêterai si vous préférez ! *(Skrigneg)* ; **Oho, amañ vé ket prestet toud an traou ar mod-se da toud ar re a bassev heñ !** : Hoho, ici on ne prête pas tout comme ça à tous ceux qui passent hein ! *(Landelo)* ; **Nann ! D'ar mar(e)-se oa ket kont ! Neuhe é an otrou 'n-hi(ni) a breste d'an hi(ni) na koñfiañs !** : Non ! On n'en parlait pas à cette époque-là (banquiers) ! C'était alors le riche propriétaire qui prêtait à celui en qui il avait confiance ! *(Skrigneg)* ; **Ba keme(n)t kêr oa toud oa un' bennaket, ka(ji)mant-sur mïoc'h penvidig 'vid ar re-all ha' na liñseniou espress 'vi(d) an dra-he ! Ga dantelezh ha-traou hag a breste d'ar re-gêr pé vije un' marw** : Dans quelque village que ce soit il y avait quelqu'un, très certainement plus riche que les autres, qui avait des draps exprès pour ça ! Avec dentelles et tout, il prêtait aux villageois lorsqu'il y avait un mort *(Berrien)* ; **Oh bah ! Me bresto dit ur bragou poltok meus ahe his-se hag ur chupenn, red é dit mond d'an eured neuhe !** : Oh ba ! Je te prêterai un pantalon en suédine que j'ai là et une veste, alors il faut que tu ailles à la noce *(Skrigneg)* ; **Ma ! Neuhe 'h iñ ma brestes dilhad diñ** : Eh bien ! Alors j'irai si tu me prêtes des vêtements *(Skrigneg)* ; **Hemañ zo aet ha neus ka(v)et peb nessesser 'è da zond, neus goullet prestiñ daoñ, na lar(e)t daoñ na emm ur morzhol hag un tamm houarn** : Il est allé et a aussi trouvé tout le nécessaire pour venir, il a demandé à ce qu'il lui prête, il lui a dit qu'il avait besoin d'un marteau et d'un bout de ferraille *(Skrigneg)*

**PRETANTAÑ** [pret'ɑ̃ntə] : [***pretandaff*** 1499] vb. ; Prétendre

**Ar re-mañ bretante oa dê ar c'hleuñ** : Ceux-ci prétendaient que le talus leur appartenait *(An Uhelgoat)* ; **Lod bretant ar c'hontrel, med re-wir é !** : Certains prétendent l'inverse, mais ce n'est que trop vrai ! *(Poullaouen)*

**PREUVENN** ['prœːvɛn] : [***preuvenn*** 1992] n.f. ; Preuve

**Zo emm ganin da reiñ ar breuvenn dit deusontañ war un DVD ahe his-se** : J'ai le besoin de te donner la preuve de lui sur un DVD là comme ça *(Plourac'h)*

**PREVENIÑ** [pre'v(e/ɛ̃)ːnə] [pre'vɛ̃jnəd-t] : [***preveniñ*** 1992] vb. ; Prévenir

**Ah ! 'Benn-neuhe é prevenet** [pre'veːnəd-t] **neuhe** : Ah ! Pour-lors lors il est prévenu *(Skrigneg)* ; **Hag e-se oa reñket an traou gante o-dow da breveniñ** [bre'vɛ̃ːnə] **o dud neu'n** : Et donc tout était arrangé entre eux pour prévenir alors leurs parents *(Sant-Hern)* ; **(E)vid prevened** [pre'vɛ̃jnəd-t] **ar breu(r)-kàer d'ond da gerc'h(ad) ar moc'h da lao dorzhtu (e)vid kaoud an arc'hant d'ond da bêo o skoul d'ar vugal(e)** : Pour prévenir le beau-frère de venir chercher les cochons pour les tuer de suite pour obtenir l'argent pour aller payer l'école des enfants *(Sant-Wazheg)*

**PREZEGENN** [pre'zeːgən] : [***prezeguen*** XVIᵉ] n.f. (pl. **-ou** [preze'gɛnu]) ; Prédication

**Komañs oa da ganañ kantikou ha d'o(be)r presegennou ha digass kaos an otro-Doue d'ar baotred ha-toud** : Il commença à chanter des cantiques, à faire des prédications et apporter la parole de Dieu aux gars et tout *(Landelo)*

**PRI** [priː] : [vx. br. ***pri*** ; ***pry*** 1499] n.m. ; Boue (cf. **POD-PRI**)

**Patouilhad a ra ga'n dour ha ga'r pri** : Il patauge dans l'eau et la boue *(Plouïe)* ; **Ha 'benn ar fin oagn aet mew ha koueet an tok ba'r pri !** : Et à la fin ils étaient devenus saouls et le chapeau tomba dans la boue ! *(Plonee)* ; **Ma ga(v)en tammou mein bihen ahe ha pri reen tammou mago(r)ier mod-se** : Si je trouvais là des petites pierres et de la boue, je faisais des petits murs comme ça *(Lokarn)* ; **Ha vïe daw mond dre ar c'hoste, dre ar c'hoste-tre, pugur oa re a bri ba'r c'hreis** : Et il fallait aller par le côté, juste par le côté, puisqu'il y avait trop de boue au milieu *(Plonee)* ; **Mod-all vije louset-toud deus tu an traoñ, sete vije kime(d) pri-toud** : Sinon le bas était complètement sali, il n'y avait donc que de la boue *(Ar Fouillez)* ; **Ya, c'hwec'h karr petram am(añ) vïe kerc'het (a)nê ba heñchou fall ba du-(ho)nt, leun a bri !** : Oui, six charrettes ou-bien ici on allait les chercher dans des mauvais chemins là-bas, plein de boue ! *(Speied)* ; **Ha toud an dra-he ga boutou-koat, kignet e dreid, sabrenn ha pri ba e voutou, *eh ouais* oa ket botou d'ar mar(e)-se** : Et tout ça en sabots de bois, les pieds écorchés, du sable et de la boue dans les sabots, eh ouais y avait pas de bottes à cette époque-là *(Berrien)* ; **Ha ar re-he na laket man, na laket pri war'nê hag o(be)r ur reserv-dour petram ur feunteun** : Ils avaient mis de la mousse, de la boue dessus et fait une réserve d'eau ou-bien une fontaine *(Speied)* ; **Oh ya 'hat ! Koueo ba'r pri...** : Oh oui alors ! Tomber dans la boue... *(Kleden)* ; **Da ruilhou ba'r pri pé vij(e) kemed pri neu'n** : Se rouler dans la boue lorsqu'il n'y avait alors que de la boue *(Kleden)* ; **Ha 'benn 'h eegn d'ar gêr neu'n reegn kemed koueo war an douar, ba'r pri** : Et avant qu'ils rentrent à la maison ils ne faisaient que tomber parterre, dans la boue *(Lokmarïa)* ; **Da lesk ar pri d'ond da lost ar c'hilhorn ha neu'n vise tapet an dour, a-wichou nis(e) liw an dour-haw** : Pour laisser la boue descendre au fond du seau et alors on prenait l'eau, elle avait la couleur du purin *(Poullaouen)* ; **Heñchou-treus ha pri ha-toud...** : Des chemins creux et boueux et tout... *(Berrien)* ; **Ha setou 'è, perc'hen ar lon-keseg vis(e) war-gein ar chô-beg ba'n hent, pigur oa ket voaien da val(e) war 'n hent ga'r pri !** : Et donc également, le propriétaire de la monture était sur le dos de cheval de tête en route, puisqu'on ne pouvait pas marcher sur la route à cause de la boue ! *(Sant-Wazheg)* ; **Ya, pudur keit-ha oagn ba'n ospital, ene oa braw ! Ha tomm daoñ ha toud, mod-all oagn kouchet ba'r pri hag ene é yin an amzer ba'r penn-all d'ar Frañs !** : Oui, puisque tant qu'ils étaient à l'hôpital, il y était bien ! Il avait chaud et tout, sinon ils étaient couchés dans la boue et le temps est froid à l'autre bout de la France *(An Uhelgoat)*

- **Kirin-pri** : Terrine en terre cuite ; **Da basseal an nos ahe ha vije laket an tam(ou)es war ur girin, ur girin-pri hag vije tamoueset mod-se** : Pour passer la nuit là et on mettait le tamis sur la terrine, une terrine en terre cuite et on tamisait comme ça *(Pleiben)*
- **Lor-zi bri** : Sol (de maison) en terre battue ; **Ur lor-zi bri na dalc'h-mad neuhe ?** : Il avait toujours eu un sol en terre battue *(Skrigneg)* ; **Pugur gwich-all vije ur lor-zi bri** : Puisque autrefois il y avait un sol en terre battue *(Skrigneg)*
- **Pri-melen** : (de l') Argile ; **N'é ket memes liw é ! Egile zo pri-melen 'ha !** : Elle n'est pas de même couleur ! L'autre, ma foi, c'est l'argile ! *(Brennilis)*

**PRÏED** ['prijəd-t] : [***priet*** 1499] n.m. (pl. **prïejou** [pri'jɛʒ:u]) ; Époux

**Dow brïed** : Deux époux *(Plouïe)* ; **(E)n-om akord an dow brïed neuhe** : Les époux se sont mis d'accord *(Landelo)* ; **'Tre dow vrïed ma vé un' ha' 'n-om jale deuh i wreg hag i wreg a 'n-om jale deuh hi gwas, n'ees ket da fourriñ da vri 'tresse !** : Entre deux époux, s'il y en a un qui se plaint de sa femme et sa femme qui se plaint de son mari, tu ne vas pas fourrer ton nez dans leurs histoires ! *(Skrigneg)*

**PRÏEDELEZH** [priɛ'de:ləz-s] : [***priedelaez*** 1499] n.f. ; Mariage / Épousailles

**Ur brïedelezh** : Un mariage *(Plouïe)*

**PRÏELLAÑ** [pri'ɛlə] : [***priellañ*** 1970] vb. ; Garnir de glaise

**Prïellet é an heñchou** : Les routes garnies de glaise *(Poullaouen)*

**PRÏENTIÑ / PRÏANTIÑ** [pri'ɛntə] [pri'ɑ̃ntə] : [***prienti*** 1931] vb. ; (se) Préparer (cf. **PREPARIÑ**)

**Pé vije prïentet ar mein ba Uhelgoat** : Vu qu'on préparait les pierres à Huelgoat *(An Uhelgoat)* ; **Sell ahe ! Prïentet meus da ver(e)nn dit** : Voilà ! Je t'ai préparé ton goûter *(Skrigneg)*

**PRIM** [prim] : [***prim*** 1499] ad. ; Organisé (-e) / Rapide / Vif

**Hezh zo un dèn prim war ar labour** : Il travaille de façon organisée *(Plouïe)* ; **Pass prim ba e labour** : Pas organisé dans son travail *(Plouïe)* ; **Mond prim ba'r labour** : Travailler de manière organisée *(Plouïe)* ; **Me oa ur labourer prim** : J'étais un travailleur organisé *(Plouïe)* ; **Lod oa tud nervus un tamm ha vïe gwraet « tud prim » deusoute** : Certaines personnes étaient un peu nerveuses, on disait d'elles qu'elles étaient vives *(Plouïe)* ; **A-wechou vé ket prim** : Parfois il n'est pas vif *(Plouïe)*

**PRÏOL** ['prijəl] : [***priol*** 1499] n.m. ; Prieur

**Ya, ar prïol voa chom en ti ha neuhe ar menec'h oa d'e heul** : Oui, le prieur habitait dans la maison et les moines le suivaient *(Lennon)*

**PRÏOLDI** [pri'ɔldi] : [***prioldy*** 1536] n.m. ; Prieuré

**Ya, med ahe voa sañset ar mestr ha neuhe ar menec'h chom ba'n ti-se, ba'r prïoldi** : Oui, le maître était censé être là et alors les moines habitaient dans cette habitation, dans le prieuré *(Lennon)*

**PRIS / PRIJ** [pri:z-s] [pri:ʒ-ʃ] : [***pris*** 1499] n.m. (pl. **prijou** ['pri:ʒu]) ; Prix

**An dra-he zepande deus pris ar lon 'e** : Ça dépendait aussi du prix de la bête *(Plouïe)* ; **Med pris ar c'hig ha pris ar gwinizh, an dra-he é ar pris da bêo ar ferm, ar mod-se oa** : Mais le prix de la viande et le prix du blé, c'est le prix pour payer la location, c'était comme ça *(Sant-Wazheg)* ; **Meus bet essêet da(l)c'h-mad respektiñ ar c'hlïanted, derc'hen prijou pass re uhel** : J'ai constamment essayé de respecter les clients, garder des prix pas trop hauts *(Plourac'h)* ; **Ar re dreut vïe ur pris ijelloc'h neuhe** : Les maigres étaient donc à un prix plus bas *(Plouïe)* ; **Ha na ket bet laret komz e-bed neuhe, na goullet pris na mann e-bed** : Et il ne prononça donc aucun mot, ni ne demanda le prix ni rien du tout *(An Uhelgoat)* ; **Ha pigur ahe gis-se oa ur prij (e)vi(d) ar ferm** : Et puisque là comme ça il y avait un prix pour la ferme *(Sant-Wazheg)* ; **Faot ket be re gourman war ar prijou** : Il ne faut pas être trop gourmand sur les prix *(Plourac'h)* ; **Pugur bremañ oar ke(t) (a)n dud tamm e-bed war-añwes e-lec'h neu'n ar prijou chañchent ket kalz neu'n !** : Car maintenant les gens ne savent rien à l'avance alors que les prix ne changeaient pas beaucoup alors ! *(Sant-Wazheg)* ; **Oa ket memes pris** : Ce n'était pas le même prix *(Skrigneg)* ; **Beked neuhe vije ket daw lak ar prijou war ar varc'hadourezh ba'r staliou** : Jusqu'alors il n'était pas nécessaire de mettre les prix sur la marchandise dans les étales *(An Uhelgoat)* ; **Be laosk war da bris ma faot dit gwerzhañ** : Sois lâche sur ton prix si tu veux vendre *(Poullaouen)* ; **Ro ar pris demp hag a'h amp da zivisiñ an dra-he 'tre pemp** : Donne-nous le prix et nous allons diviser ça entre cinq *(Skrigneg)* ; **Ar pris, 'houzoh walc'h, oa ket gwal gér** : Le prix, vous savez bien, ce n'était pas bien cher *(Skrigneg)* ; **Ah ya ! An dra-he rankon kaoud ! Geo ! Ar pris laron ket, med un dra vad rankon kaoud !** : Ah oui ! Il me faut ça ! Si ! Le prix je ne dis pas, mais il me faut du bon ! *(Plonee)* ; **Het' hemañ na laret i bris, kar n'ounn pe dow pe dri-c'hant lur pe afin mod vije d'ar bla-he** : Il avait donc dit son prix, car je ne sais si c'était deux ou trois cents francs ou enfin comme c'était cette année-là *(Skrigneg)* ; **Detailh(et) vïent ha lak(et) ar pris war'nê ! Ha bep-heñi a gemerè deus i aes ! Hag ar c'hig vise mad 'd-afer-se !** : On les détaillait et on mettait le prix dessus ! Et chacun prenait selon ses moyens ! Et pour autant la viande était bonne ! *(Kareis)* ; **Kontant oa ar patroñ ha nin oa 'e, pigur namp gallet demarriñ ar mod-se, mod-all oa ket voaien ga'r prij oa an aval-douar d'ar marïou-se** : Le patron était satisfait, tout comme nous, puisque nous avions pu démarrer ainsi, sinon ce n'était pas possible à cause du prix des pommes de terres à cette époque *(Sant-Wazheg)* ; **Memes-tra ! N'é ket red lakad keme(nt)-se a erc'hent d'o(be)r ar c'hrow-saout memes-tra ! Pris ur feurm...** : Quand-même ! Il ne faut quand-même pas mettre tant d'argent pour faire une étable ! Le prix d'une ferme... *(Lokarn)*

- **Dalc'hen solud war ar pris** : Ne pas céder sur le prix ; **Da zigentañ toud vije dalc'het solud war ar prij, me(d) 'benn vïe deut fin ar voar vije red dit rabatiñ !** : Au tout départ on ne cède pas sur le prix, mais avant la fin de la foire, il te fallait rabattre ! *(Plouïe)*
- **Lakad in prij** : Fixer le prix ; **Hag a neuhe vïe laket 'è hègn in prij, vïe lar(et) « ar pris-s(e) dalvev », med ma ga(v)er ket ar prij vïe rôet 'vid ar pris vïe ka(v)et 'vid dê !** : Et alors on fixait aussi leur prix, on disait « ça vaut ce prix », mais si on ne trouvait pas le prix donné pour le prix qu'on leur trouvait ! *(Sant-Wazheg)*
- **Rôet é war ar pris** : C'est offert par la maison ; **Ha n'eus kemed un' kement na kemeret ur bann'h kafe, med heñ na ket kontet ! Heñ oa rôet war ar pris** : Et il n'y a qu'un qui avait pris un café, mais il n'a pas compté ! Il était offert par la maison *(Skrigneg)*

**PRISACHER** [pri'zaʃər] : [***prisaicher*** 1732] n.m. (pl. **-ien** [priza'ʃɛrjən]) ; Commissaire-priseur

**Mé dad voa prisacher** : Mon père était commissaire-priseur *(Plonee)*

**PRISAÑ / PRICHAÑ** ['pri:zə] ['priʃə] : [***prisaff*** 1499] vb. ; Évaluer / Estimer / Coter

**Prichet mad é** : Il est bien coté *(Berrien)*

**PRISON / PRIJON** ['pri:zən] ['pri:ʒən] : [***prison*** 1499] n.m. (pl. **-iou** [pri'zɔ̃nju]) ; Prison

**Ha bremañ vomp kasset d'ar prijon** : Et maintenant on va nous envoyer en prison *(Berrien)* ; **Mond d'ar prijon petram roiñ un' deuh ar re-mañ d'ar re-he ?** : Aller en prison ou-bien leur donner une de celles-ci ? *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ene noa (e)n-om dapet pegement da bêo ha goude d'ar prijon vise kasset** : Là il s'attrapait combien à payer et après on l'envoyait en prison *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ha (a-)benn dond maes deuh ar prijon goude-se, ma poa arc'hant teueh-maes** : Et ensuite pour sortir de la prison, si tu avais de l'argent tu sortais *(Ar C'hastell-Ne)*

**PRISONIER** [pri'sɔ̃:ɲər] : [***prisoner*** 1499] n.m. (pl. **-ien** [prizɔ̃'ɲɛrjɛn]) ; Prisonnier

**Ar mab-kàer oa prisonier, ba'n *Allemagne*** : Le beau-fils était prisonnier, en Allemagne *(Karais)* ; **Mé mamm, pad ar bresel, pé oa mé sad prisonier voa daw dèi mond divizhoures ba'r fermachou** : Ma mère, pendant la guerre, lorsque mon père était prisonnier il lui fallait devenir journalière dans les fermes *(Sant-Wazheg)*

- **Lachañ deus prisonier** : Relâcher de prison ; **Ma zad oa deut klañw d'ar yêr deus an *Allemagne*, dre an oad vijent lachet deus prisonier kentoc'h** : Mon père était revenu malade à la maison d'Allemagne, selon l'âge on les relâchait de prison plus tôt *(Skrigneg)*

**PRISONIAD** [pri'sɔ̃:ɲad-t] : ad. ; Prisonnier

**Tad-hi oa prisoniad hag he mamm oa klañw** : Son père à elle était prisonnier et sa mère était morte *(Plourac'h)*

**PRIVIÑ** ['pri:vi] : [***priuaff*** 1499] vb. ; Priver

**C'hwi renke 'n-om briviñ douzh toud...** : Vous deviez vous priver de tout *(Plonee)* ; **'N-om briviñ ! Douzh traou ha' peus c'hoant da gaoud** : Se priver ! De ce que tu veux avoir *(Plonee)*

**PROBLEM** ['probləm] : [***probleum*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [pro'blɛmu]) ; Problème

**Ga'r c'heseg meus ket bet problem (e-)bed 'è** : Je n'ai pas non-plus eu de problème avec les chevaux *(Skrigneg)* ; **Daw é gwel ar problem zo, da ma joñj din-m(e)** : Il faut voir le problème qu'il y a, à mon avis *(Lannedern)* ; **Ma vije bet re a broblemou beñ mije choaset heñ, pe (a)n antrepris pe ar stal-vêr, (e)vel neus bet gwraet kalz a dud heñ** : S'il y avait eu trop de problèmes ben j'aurais choisi, soit l'entreprise soit la fonction de maire, comme ont fait beaucoup de gens hein *(Kalaner)* ; **Ur problem hag a ambete ar person e-hun 'e pugur houlle ket diouîn kin oa dig-heñw oan andikaped** : Un problème qui embêtait aussi le recteur lui-même puisqu'il ne me demandait pas si j'étais handicapée *(Kallag)* ; **Ma ket gouïet o(ber) ur problem, sete oan bet rasket** : Je n'avais su faire un problème, j'avais donc été recalé *(An Uhelgoat)* ; **Med ar patroñ d'an ti lec'h be oa mé sud 'tarc'hen 'nèi oa bet ba kêr (a)ssames ganomp ha oa ket bet problemou gwech e-bed 'tressump, nann** : Mais le patron de la maison que mes parents tenaient étaient au village avec nous et il n'y eut jamais aucun problème entre nous, non *(Sant-Wazheg)* ; **O dud na gwel(e)t ar mod-s(e), o dud-kozh na gwel(et) ar mod-s(e) ha oa ket droed da cheñj mann e-be(d) ! As(e) an-heñi oa bet tamm problem** : Leurs parents avaient vu comme ça, leurs grands-parents avaient vu comme ça, on n'avait pas le droit de changer quoi que ce soit ! *(Lokarn)*

- **Problem-yec'hed** : Problème de santé ; **Med ahe ma leusket dam ma bet ur problem-yec'hed** : Mais là j'ai laissé, car j'eus un problème de santé *(Kallag)*

**PRODÜIÑ** [pro'dy:i] : [***produaff*** 1499] vb. ; Produire

**Pet(r)a vij(e) prodüet ?** : Qu'est-ce qu'on produisait ? *(Lokarn)*

**PRODUKSÏON / PRODUKSIOÑ** [prodyk'sijən] [prodyksjɔ̃] : n.m. (pl. **produksionou** [prodyk'sjɔ̃:nu]) ; Production

**Ma gwreg na problemou ga'r bleud ha oa chañch(e)t produksioñ** : Ma femme avait des problèmes avec la farine, on changea de production *(Lokarn)*

**PROFESSEUR** [pro'fɛsər] : n.m. (pl. **-ien** [profɛ'sɛrjɛn]) ; Professeur

**Te peus c'hoant da ve professeur brezhoneg ?** : Tu veux être professeur de breton ? *(Berrien)* ; **Me meus aneet dow vreur : Un' oa professeur ha an heñi-all oa ur c'hlasker-boued** : J'ai connu deux frères : L'un était professeur et l'autre était mendiant *(Plouïe)*

**PROFITAÑ / PROFITIÑ** [pro'fitə] [pro'fiti] : [***profitaff*** 1499] vb. ; Consommer / Profiter

- Consommer ; **Pa kemed lah ar veuc'h ha profit(añ) (a)nèi war-lerc'h** : Tu n'avais qu'à tuer la vache et la consommer ensuite *(Kleden)* ; **An eubeul tàè, brofitè toud hag an eubeul vis(e) pell re hross 'vi(d) ar gaseg dé zigass (a)naoñ war an douar** : Le poulain venait, il consommait tout et il était bien trop gros pour que la jument le fasse naître *(Kleden)*
- Profiter ; **Med red oa demp profitiñ pé visent ket ahe !** : Mais il nous fallait profiter lorsqu'ils n'étaient pas là *(Karnod)* ; **Magadurezh é pezh a brofit da gorv, pezh a zebes** : La valeur nutritive c'est ce dont ton corps profite, ce que tu manges *(Skrigneg)* ; **Me(d) pugur ni é (v)o red ober, set(e) (v)o profitet d'o(be)r 'benn (ar)c'hoazh** : Mais puisque c'est nous qui devrons faire, on profitera donc pour faire demain *(An Uhelgoat)* ; **Pa oa komañs ma bugale da labourad, me meus fouetet ma arc'hant ma-hun goud(e), profit(añ) un tamm !** : Lorsque mes enfants commencèrent à travailler, moi j'ai gaspillé mon argent toute seule, profiter un peu ! *(Skrigneg)* ; **Oh ya ! Ar re-he é an noterien hag a brofit ! Memes-tra é kér heñ ! Kér é an traou ba ti an noterien** : Oh oui ! Ce sont eux les notaires qui profitent ! C'est quand-même cher hein ! C'est cher chez les notaires *(Plonee)*

**PROFITER** [pro'fitər] : [***profiter*** 1992] n.m. (pl. **-ien** [profi'tɛrjən]) ; Profiteur

**PROGRAMM** ['program] : [***programm*** 1970] n.m. (pl. **-ou** [pro'gramu]) ; Programme

**Pé vije e(rr)o echu ar programm kajimant-sur, pé vije deut braw an amzer** : Très certainement lorsque le programme était terminé, lorsque le temps devenait beau *(Skrigneg)* ; **Med 'benn-neu'n vé daw d'an nén da reflechissañ, da repetañ 'nê un neub(eu)d devejou war-añves ! Ur programm !** : Mais pour-lors il faut réfléchir, les faire répéter quelques jours à l'avance ! Tout un programme ! *(Poullaouen)*

**PROGRÈ** [progrè] : n.m. ; Progrès

**Oh gwech-ell ! Bet zo bet progrè (a)boe heñ !** : Oh autrefois ! Il y a eu du progrès depuis hein ! *(Kareis)* ; **Mond un tammig buannoc'h (e)vid ar re-all war ar progrè** : Adhérer un peu plus vite que les autres au progrès *(Plouïe)* ; **Ya-ya, añfeñ mad é, mad é ar progrè, me(d) breum(añ) pé weler ar merc'hed ka kêr ah(e), me(d) vegn ko(s)imant noazh ! Traou skañw gate, ur bragou vé gate ma'hat ha neu'n un tamm sae skañw walc'h !** : Oui-oui, enfin c'est bien, c'est bien le progrès, mais de nos jours lorsqu'on voit les femmes en ville là, mais elles sont quasiment nues ! Vêtues de trucs légers, probablement un pantalon et alors une petite robe assez légères ! *(Kareis)*

**PROÏBISSÏON** [proibi'sijən] : [***prohibition*** 1499] n.m. ; Prohibition

**Aneet meus ar proïbissïon, laret ar *régime sec* deuhoutoñ dec'h** : J'ai connu la prohibition qu'on appelait jadis le régime sec *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Med ga'r *régime sec* nin noa toud an traou (e)vid ar mare** : Mais malgré la prohibition nous avions tout à l'époque *(Ar C'hastell-Ne)*

**PROMETAÑ / PROMETIÑ** [pro'mɛtə] [pro'mɛti] : [***prometaff*** 1521] vb. ; Promettre

**Prometet noè dèi vise demeet gantehi** : Il lui promettait de l'épouser *(Kergrist)* ; **Goude poa prometet dèi boud demeet gantehi** : Alors que vous lui aviez promis de l'épouser ! *(Kergrist)* ; **Hemañ neus prometet hanter-kant lur din** : Il m'a promis cinquante francs *(An Uhelgoat)* ; **Daon ya, an dra-he oa prometiñ amzer vad neuhe...** : Dam oui, ça promettait alors du bon temps... *(Skrigneg)* ; **Neuhe 'n-(hi)ni vije droug en ennoñ ! An dra-he bromete amzer gàer dèi !** : Il était alors e colère ! Ça lui promettait du bon temps ! *(Skrigneg)*

**PROP** ['prɔp] : [***prob*** 1499] ad. ; Propre(ment) (tous sens) / Présentable / Bienséant / Convenable

**Oh ! Ar c'heseg, ba'r feurmou prop, vïe antretenet mad heñ ! Kerc'h ha voenn !** : Oh ! Les chevaux, dans les fermes convenables, étaient bien entretenus hein ! De l'avoine et du foin ! *(Poullaouen)* ; **Ha vïe rôet un taol rastell dê goude-se (e)vid be prop blam d'ar voenn pass koueo het-ha-hed ga'n hent** : Et on lui donnait (foin) un coup de râteau après ça pour qu'il soit propre afin qu'il ne tombe pas tout au long du chemin *(Berrien)* ; **Renket vis(e) prop** : On l'arrangeait proprement *(Plonee)* ; **An heñi oa war-horr(e) ranke o(be)r ur gargad prop** : Celui qui était au-dessus devait faire un chargement proprement *(Berrien)* ; **Deuh ar vamm, ma ouïe ket delc'hen he zi prop, vise laret oa ur gouilhourenn** : Si la mère ne savait pas tenir sa maison propre, on disait que c'était une souillon *(Berrien)* ; **Zo ur stal brop ya, ya-ya** : C'est un beau magasin oui, oui-oui *(Kalaner)* ; **Passeal an dilhad ba'n dour prop** : Passer le linge à l'eau claire *(Lannedern)* ; **(A-)barzh po ur lon prop ba'n Nanc, traou gouest da cherr kirri ha beñ sur basseo kalz dour ba'r stêr-Ellez !!** : Avant que vous ayez un animal convenable au Nanc, des animaux capables de charroyer eh ben il passera sûrement beaucoup d'eau dans l'Ellez *(Landelo)* ; **Me renk be sur (e)n-om ga(v)in d'o(be)r un dra benneket prop (a-)benn komer (a)naoñ** : Je dois être sûr de me retrouver à faire quelque chose de propre avant de le prendre *(Plourac'h)* ; **Pigur 'h eegn war an hent-pras ha vïent ket prop ma vise plous ha foenn war o c'hein** : Puisqu'elles allaient sur la grande route et elles n'étaient pas propres s'il y avait de la paille et du foin sur leur dos *(Sant-Wazheg)* ; **Sete ree ket prop sertenamant gwel an dra-he war'nê** : Donc ça ne faisait pas très propre de voir ça sur elles *(Sant-Wazheg)* ; **Gwisket prop oa** : Il était bien habillé *(An Uhelgoat)* ; **Vïe kempennet an oaled pé v(o)a echüet an dei hag lec'h viche ràet un taol baleñn war an oaled, prop hag a vije lakeet toas !** : On nettoyait l'âtre lorsque la journée était finie et là où on donnait un coup de balai sur l'âtre, proprement et on mettait de la pâte ! *(Pleiben)* ; **Propoc'h é** : C'est plus propre *(Plouïe)* ; **Vijent trïet 'n-or lak anê ba'r steud dija, vïent ingalet ! Mem lake 'nê prop ha goud(e) ga(v)es 'nê prop 'vi(d) eren 'nê !** : On les triait en les mettant déjà en andains, on les égalisait ! Je les mettais proprement et ensuite tu les trouvais propres pour les lier ! *(Pluskelleg)* ; **Me ga(v)en ket prop an dra-he ya, chak ar boued da lakad ba ginou ar bugel** : Je ne trouvais pas ça très propre non, mâcher la nourriture pour la mettre dans la bouche de l'enfant *(Skrigneg)*

- **Dour prop da evañ** : Eau potable ; **Dour prop neu'n da e(v)o** : Donc de l'eau potable *(Speied)*
- **Kender prop** : Cousin germain ; **Hezh so kender prop din pugur hezh é an tad d(é) hezh ha mé zad voa dow vreur** : C'est mon cousin germain puisque son père à lui et mon père étaient deux frères *(Plonee)*
- **Mond a-peu-prè prop** : Aller à peu près bien ; **Goud(e) 'h een a-peu-prè prop pugur oan chomet ba'r yêr, med bet meus poan** : Après j'allais à peu près bien puisque je restais à la maison, mais j'ai eu du mal *(Kallag)*

**PROPOSAÑ** [pro'po:zə] : [***proposiff*** 1622] vb. ; Proposer

**Houzh oa 'è, houzoh walc'h, ar skoléres hag ema e retred, sete meus proposet d'i vamm mond (a)ssames gati da wel 'n-(hi)ni vihen** : Elle était aussi, vous saviez bien, l'institutrice et elle est en retraite, j'ai donc proposé à sa mère d'aller avec elle voir la petite *(Skrigneg)*

**PROPRÏETÈR** [propri'etɛr] : [***proprieter*** 1499] n.m. (pl. **-ien** [proprie'tɛrjən]) ; Propriétaire

✗ *syn.* : ***perc'hen***

**Ar re oa proprïeter d'ar vil(in) vije 'chom 'us d'ar vil(in)** : Ceux qui étaient propriétaires du moulin habitaient au-dessus du moulin *(Skrigneg)* ; **Am(añ) oa ket memes proprïetèr, me(d) hègn ziwallè an dra-h(e)** : Ici ce n'était pas le même propriétaire, mais ils surveillaient ça *(Laz)* ; **Proprïeterien oagn ! 'Vi(d) ar wech toud, ar re-he oa familhou oa bet proprïeterien, nôa douar ba Plonee, ba Lannedern nôagn, ba Braspars nôagn 'e, me(d) pass da lar(e)d proprïeterien vras** : C'étaient des propriétaires ! Depuis toujours, c'étaient des familles qui avaient été propriétaires, qui avaient des terres à Plonévez-du-Faou, ils en avaient à Lannédern, aussi à Brasparts, mais pas pour dire de grands propriétaires *(Lannedern)*

**PROSPERITE** [prospe'rite] : [***prespolite*** 1992] n.m. ; Prospérité

**Blavezh mad a souetan dec'h, yec'hed ha prosperite hag ar barados ba fin ho puhe** : Je vous souhaite une bonne année, santé et prospérité, et le paradis à la fin de votre vie

**PROSPITAL** [pros'pitəl] : n.m. ; Presbytère (cf. **PRESBITAL**)

**PROSSES** ['prosɛz-s] ['pros] : [***proces*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [pro'se:zu]) ; Procès

**Neugn ket gwraet prosses e-bed dimp neu'n** : Ils ne nous a alors mis aucun procès verbale *(Ar C'hastell-Ne)* ; **(A-)benn-neuhe oa ket kistïon deus prossesou na nintra e-bed kin !** : Pour-lors il n'était plus question de procès ni plus rien du tout *(Landelo)* ; **Hag ar prosses oa partïet** : Et le procès était parti *(Ponvel)* ; **Med hezh é kasimant un' deuh ar brassañ prossesou ha zo bet toud ba'r Bretagn** : Mais c'est quasiment un des plus grands procès qu'il y ait eu en Bretagne *(Landelo)* ; **Med lec'h a vé ket erc'hent, ar prosses bad ket !** : Mais là où il n'y a pas d'argent, le procès ne dure pas ! *(Ponvel)* ; **Fei, ar prosses n'é ket bet echou gwech e-bed** : Ma foi, le procès ne fut jamais achevé *(Landelo)* ; **Ma nïe bet gouïet-heñw la oa tap(et) ur lou(a)rn ahe gis-s(e) na bet hem(añ)-all ur pross', pugur tap(et) neus 'nèoñ ba'r pech ! Ha peus ket droad d(a) lak pechou ! Sè oa *pas* pardon(et) ar**

**mo(d)-s(e) !** : S'il avait su qu'un renard avait été attrapé là, l'autre aurait eu un procès, puisqu'il l'a pris au piège ! Tu n'as pas le droit de mettre des pièges ! Donc ce n'était pas pardonné comme ça ! *(Speied)*

**PROSSESIÑ** [pro'seːzi] : [***procezi*** 1659] vb. ; Faire (un/des) procès

**Ha be vije tud ha' né ket gwraet (ne)med passeal o amzer prossesiñ** : Il y avait des gens qui n'ont fait que passer leur temps à faire des procès *(Ponvel)* ; **Hag an heritourien deuh ar merc'hed neuhe war-lerc'h oa aet da brosses(iñ) deus 'n heritourien deuh ar baotred** : Et alors ensuite les héritiers des filles firent un procès aux héritiers des garçons *(Landelo)*

**PROSSESSÏON** [prosɛ'sijən] : [***procession*** 1499] n.m. (pl. **prossessionou** [prosɛ'sjɔ̃nu]) ; Procession

**Hag ar wech vis(e) bet Sul(v)ezh ar Sakramant Bras neu'n, ah(e) vis(e) ar person ba-kreis ar macheñ ha vis(e) pe(va)r (o) tougen 'naoñ ha vis(e) lak(et) nunu neu'n penn-a-benn ha be vise ur prossessïon ha neu'n vis(e) aet an Dieoul maes ar stêr** : Et dès que le dimanche du Saint-Sacrement était passé, le prêtre était alors au centre du truc et quatre le portaient et on mettait alors des digitales de bout en bout, une procession se déroulait et alors le diable était sorti de la rivière *(Kleden)*

**PROTEJIÑ** [pro'teːʒi] : vb. ; Protéger

**Ba'h ar chiminalou alïes so da brotejiñ ar mogeriou vije laket ur plak !** : Il y a souvent dans les cheminées pour protéger les murs, on mettait une plaque ! *(Skrigneg)*

**PROTESTAÑ / PROTESTIÑ** [pro'tɛst(ə/i)] : [***protesti*** 1575] vb. ; Protester

**Pé oa gwraet ar barraj ahe, oant bet aet da Gastellin da brotestañ, ene oa ar poent ba Kastellin** : Lorsque le barrage fut fait là, ils allèrent à Châteaulin protester, c'était là le point à Châteaulin *(Brennilis)* ; **Med an dra-he na bet protest(et) an dud pé oa bet espropriet, pugur oant bet ba Kastellin c'hoazh** : Mais ça les gens avaient protesté lorsqu'ils furent expropriés, puisqu'ils allèrent encore en plus à Châteaulin *(Brennilis)*

**PROTIKAMANT** [proti'kɑ̃mən] [pro'tikmən] : ad. ; Pratiquement

- **Protik(a)mant sur** : Pratiquement sûr ; **Protikmant zigouee an dra-he sur** : Ça arrivait, c'est pratiquement sûr *(Plouïe)*

**PROUIÑ** ['pruːə] : [***prouffaff*** 1499] vb. ; Prouver

**Da brouiñ lar out digablus** : Pour prouver que tu es non coupable *(Poullaouen)*

**PROVERB** [provɛrb-p] : [***prouerb*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [pro'vɛrbu]) ; Proverbe

**Be oa tamm proverb am(añ) gwech-all 'è** : Il y avait aussi ici un petit proverbe autrefois *(Laz)* ; **Ya, ya ha neu'n oa ur proverb 'e « klemmus zo padus », just walc'h heñ** : Oui, oui et alors il y avait aussi un proverbe « plaintif est durable », justement hein *(Ponvel)*

**PRUDANT** ['pryːdən] : [m. br. ***prudent***] ad. ; Prudent (-e)

**N'é ket prudant dit mond d'ar gêr da-hun** : Ce n'est pas prudent pour toi de renter tout seul à la maison *(An Uhelgoat)*

**PRUN** ['pryːn] : [***prun*** 1499] coll. ; Prunes / & Pruneaux

**Me meus ket prun** : Je n'ai pas de prunes *(Plouïe)* ; **Prun ha neuhe poloss vije laket da reiñ blas** : On mettait alors des prunes et des prunes sauvages pour donner du goût *(Skrigneg)* ; **Fest ar pi-moc'h ba-ti ur (v)oer(e)b din ha' ree friko ga'r c'hig ha oa prun barzh, me(d) an dra-he ma ka(v)et mad ! Deus an dra-he meus choñj oa mad** : La fête du cochon chez une tante qui faisait du ragoût avec de la viande et des pruneaux à l'intérieur, mais j'avais trouvé ça bon ! Je me rappelle que ça c'était bon ! *(Plouïe)*

**PUBLISSITE** [pybli'site] : n.m. ; (de la) Publicité (cf. **BRUD**)

**Me meus ket bet gwraet publissite mod-ell** : Autrement je n'ai pas eu fait de publicité *(Plourac'h)*

**PUISSAÑS** [pɥisɑ̃s] : [***puisancc*** 1621] n.m. ; Puissance

**Med war'han(o)n-me teuefeh ket, me meus mignoc'h puissañs (e)vid peus-te** : Mais moi vous ne m'aurez pas, j'ai plus de puissance que vous n'en avez *(Plonee)*

**PULLUFAÑ** [py'lyfə] : [***pulluc'hi*** 1927] vb. ; Carboniser / Calciner

**Hemañ zo pullufet !** : Il est calciné ! (saoul) *(Skrigneg)* ; **Pullufet-net oa** : Il était complètement calciné *(Poullaouen)*

**PUNISSAÑ** [py'nisə] : [***punissaf*** XVI[e]] vb. ; Punir

**Ha pé vijent punisset beñ vije daw dê hastañ buan dond d'ar yêr** : Et quand ils étaient punis ben il leur fallait se hâter bien vite d'aller à la maison *(Skrigneg)* ; **Goud(e)-se vïen punisset un hantereur 'e** : Ensuite ils étaient également punis une demi-heure *(Skrigneg)* ; **Gwelet meus punissañ, med n'on ket bet gwech e-bed punisset** : J'ai vu punir, mais je n'ai jamais été puni *(Kergloff)* ; **Ur wech oan bet punisset, med goude me 'n-om**

**zebrouilhe** : Une fois je fus punie, mais après je me débrouillais *(Poullaouen)* ; **Ha heñ 'n-heñi nïe 'naoñ deuh an abard'hê pé vije echu ar skol, heñ oa puniss(et) !** : Et celui qu'il l'avait en fin de journée lorsque l'école était finie était puni ! *(Poullaouen)* ; **Hete an heñi vïe digoueet da ziveo war beg an duchenn, hezh vïe punisset be-vech !** : Donc celui qui arrivait en dernier au sommet de la butte, il était puni chaque fois ! *(An Uhelgoat)*

**PUNISSÏON** [pyni'sijən] : [***punicion*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [pyni'sjɔ̃:nu]) : Punition

**Ar brassañ punissïon oa** : C'était la plus grande punition *(An Uhelgoat)* ; **An heñi a vije rôet ur bunissïon vras daoñ** : Celui a qui on donnait une grosse punition *(An Uhelgoat)*

**PUÑS** [pỹ:z-s] : [vx. br. ***puz*** ; ***puncc*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['pỹ:su] **-ujou** [pỹ'sy:ʒu] **puñjou** ['pỹ:ʒu]) ; Puits

**Sec'h é ar puñs** : Le puits est asséché *(Skrigneg)* ; **Heñw na 'n-om veuet ba'r puñs** : Il s'était noyé dans le puits *(Poullaouen)* ; **Hag oa un' kozh stag ga ur chadenn deuh ar puñs** : Il y avait un vieil homme attaché au puits par une chaîne *(Skrigneg)* ; **(A-)drañw ar puñs oa ur pezh-mell men sanket un tamm ba'n douar** : Derrière le puits se trouvait une très grosse pierre un peu enfoncée dans le sol *(Lokmarïa)* ; **Ene oa un osteliri ha oa ur puñs !** : Il y avait là un bar et il y avait un puits ! *(Karnod)* ; **Amañ oa ar c'hontrel : Amañ oa ar puñs d'an nec'h hag an teil d'an traoñ ! Sell lem oaint, gwelloc'h oa ar mo(d)-se** : Ici c'était le contraire : Ici le puits était en haut et le fumier en bas ! Donc là où ils étaient, c'était mieux comme ça *(Skrigneg)* ; **Beñ nign lake hoñ heñi, pass ba'r puñs, me(d) ba-bord ar puñs vïe laket ar pod-dïenn** : Ben nous mettions le nôtre, pas dans le puits, mais on mettait le pot de crème au bord du puits *(Sant-Wazheg)* ; **Ha neuhe oamp deut a-benn d'ober teir chadenn evi(d) kass an dour da bek(ed) ar bern, ur jadenn evid peb puñs** : Et nous avions donc réussi à faire trois chaînes pour amener l'eau jusqu'au tas, une chaîne pour chaque puits *(Plouïe)* ; **Hezh zo ur puñs** : C'est un puits *(Lannedern)* ; **An dra-(ho)nt meus gwelet 'è ha ma tenn(et) an dour toud da 'r puñs ga'r poleo, ran d'an dra(-ho)nt** : J'ai également vu ça, j'avais tiré toute l'eau du puits au treuil, que j'appelle ça *(Speied)* ; **Da 'h ampech ar vugale d'ond tost d'ar puñs vije lar(e)t : N'es ket ahe ! Ahe zo un teus !** : Pour empêcher les enfants d'approcher du puits, on disait : Ne va pas là ! Là y a un revenant ! *(Skrigneg)* ; **Set(u) oa un', dow, ba beb puñs o tennañ dour deus ar puñs ha vise passeet ar c'hilornou dre ar jadenn tre da-beked ar bern plous** : Il y avait donc un, deux, à chaque puits tirant l'eau du puits, et les seaux passaient par la chaîne jusqu'au tas de paille *(Plouïe)* ; **Me zo hond da 'n-om daol ba'r puñs** : Je vais me jeter dans le puits *(Lokmarïa)* ; **Digoueet di-rag ar puñs sell deuh ar goueleg** : Arrivé devant le puits elle regarde au fond *(Lokmarïa)* ; **Ma mamm pé 'h ee da denno dour deuh ar puñs oa tre tal an ti lare : « Ah ! Troub(l) é an dour (a)darr(e) vinos ! »** : Lorsque ma mère aller tirer de l'eau du puits qui était juste en face de la maison elle disait : « Ah ! L'eau est encore trouble aujourd'hui ! » *(Poullaouen)* ; **N'ees ket tost d'ar puñs ahe, pugur ahe zo un teus barzh !** : Ne t'approche pas du puits, puisqu'il y a là un revenant à l'intérieur *(Berrien)* ; **Deuet oa ur pezh malisenn vras da-beked ar vardell deus ar puñs** : Une énorme valise remonta jusqu'a à la margelle du puits *(An Uhelgoat)* ; **War vardell ar puñs** : Sur la margelle du puits *(An Uhelgoat)* ; **Chomet oa sac'het ar sailh ba'r pole us d'ar puñs** : Le seau était resté coincé dans la poulie au-dessus du puits *(An Uhelgoat)* ; **Ar puñs oa da kêr hag ar forn oa da kêr, ba kem(e)nt kêr toud oa ur forn ha neu'n ur puñs, set(e) na droad toud an dud ba enni** : Le puits était communal et le four était communal, dans quelque village que ce soit il y avait un four et alors un puits, tout le monde y avait donc accès *(Speied)* ; **Ba'r puñs wechou deus 'n hañw vïe lakeet ! Petram vïe lakeet ba'r hreñch, pe ba un tu bennaket ha golôet ! Pugur oa ket frijiderien gwech-all heñ !** : On le mettait dans le puits parfois l'été ! Ou-bien on le mettait dans la grange, ou quelque part et recouvert ! Puisque autrefois il n'y avait pas de réfrigérateurs hein ! *(Plonee)*

- **Chadenn-buñs** : Chaîne de puits ; **Beg ar chadenn-buñs** : Le bout de la chaîne du puits *(An Uhelgoat)* ; **Daon 'vel-kent ! Meus ket pedet ahan(ou)t da zond amañ hi-mañ da lipad chadenn ar puñs !** : Enfin tout de même ! Je ne t'ai pas invité à venir ici pour lécher la chaîne du puits ! *(Skrigneg)*
- **Chet(añ) 'vel chet(añ) bo ur puñs** : Boire comme un trou (mot-à-mot : jeter comme jeter dans un puits) *(Motre)*
- **Krog-puñs** : Crochet du puits ; **Taolet ma ar c'hrog-puñs, an heñi oa stag deus penn ar chadenn** : J'avais jeté le crochet du puits, celui qui était attaché au bout de la chaîne *(An Uhelgoat)*

**PUR** [py:r] : [***pur*** 1499] ad. ; Pur (-e)

**Ur varr(e)nn en hou(a)rn pur** : On barre en acier pur *(Kleden)* ; **Ha gwraet gwin ga'n dra-he goude-se ha' vïe mad eviñ pur** : Et on en faisait ensuite du vin qu'il était bon de boire pur *(Ar C'hastell-Ne)*

**PURGATOR** [pyr'gatɔr] : [***purgatoer*** 1499 ; ***purgator*** 1622] n.m. ; Purgatoire

**Meus ket bet klêt kaos deuh ar purgator** : J'ai n'ai pas entendu parler du purgatoire *(Motre)*

**PURIFÏAÑ** [pyri'fijə] : [***purifiaff*** 1499] vb. ; Purifier

**Un dra hag a burifïe 'nèi** : Une chose qui la purifiait *(Skrigneg)* ; **Hag neu'n vis(e) laret vis(e) 'ziwar-lerc'h an dra-h(e) toud vis(e) purifïet toud ar stêriou ha oa moien d'an dud d'ond dé neuial !** : Et on disait alors que c'était suite à tout ça que toutes les rivières étaient purifiées et les gens pouvaient aller nager ! *(Kleden)*

**PURIÑ** ['py:ri] : [***puraff*** 1499] vb. ; Épurer / Astiquer

**Ha surtoud 'vid puriñ ar chidourenou é mad ar ludi** : Et la cendre est surtout bonne pour astiquer les chaudrons *(Skrigneg)* ; **'Vid puriñ an traou toud é mad ar ludi 'è ha d'o(be)r kalz a draou !** : La cendre est aussi bonne pour tout épurer et pour faire plein de choses ! *(Skrigneg)*

**PUT** ['pyd-t] : [***put*** 1499] ad. ; Âcre / Acariâtre / Piquant / Acidulé (-e)

**Me n'é ket ar wich diveañ oa, ur wich-all a-raog ! Ma ka(v)et put 'naoñ** : Moi ce n'était pas la dernière fois, mais la fois d'avant ! Je l'avais trouvé âcre *(Skrigneg)* ; **Ba'h ar gwe vije toud an avalou put ha toud ar reñ-he vije destumet toud ha poahet toud d'o(be)r koñfitur d(a) laka(d) war ar bar(a) !** : Dans les arbres toutes les pommes étaient âcres et elles étaient toutes ramassées et cuites pour faire de la confiture pour mettre sur le pain ! *(Skrigneg)*

➢ **Ginou-put** : Langue de vipère (sycophante) *(Plouïe)*

**PUTOCH / PUTOR** ['pytoʃ] ['pytɔr] : [***putoaesq*** 1499] n.m. (pl. **-ed** [py'toʃəd-t]) ; Putois

**Ar putoch so c'hwezh fall d'i heul** : Le putois traîne une sale odeur *(Poullaouen)* ; **Heñ é ar putor** : Lui c'est le putois *(Laz)*

**RABATIÑ / RABATAÑ** [ra'bat(i/a)] : [***rabbaty*** 1632] vb. ; Rabattre / Baisser le(s) prix

**Red é dit rabatañ** : Il faut que tu baisses les prix *(Plouïe)* ; **Vij(e) ket rabatet an traou...** : On ne baissait pas les prix... *(Skrigneg)* ; **Kustum vis(e) rabatañ un dra m(e)nnaket dalc'h-mad** : Il était généralement de coutume de baisser le prix de quelque chose *(Plouïe)* ; **Da zigentañ toud vije dalc'het solud war ar prij, me(d) 'benn vïe deut fin ar voar vije red dit rabatiñ !** : Au tout départ on ne cède pas sur le prix, mais avant la fin de la foire, il te fallait rabattre ! *(Plouïe)*

**RADEN** ['rɑːdən] : [vx. br. ***ratten*** ; sing. ***radenenn*** 1499] coll. (sing. **-enn** [ra'deːnən] sing. pl. **-ennou** [rade'nɛnu]) ; Fougères

**Ar raden zo dru ar bla-mañ 'ha !** : Les fougères sont abondantes cette année ma foi ! *(Landelo)* ; **Ar re-he oa raden, ar re-he oa solud** : Ce sont des fougères, elles sont solides *(Berrien)* ; **Aet zo gwrïou-raden ha soliou-dres ga'r làer** : Le voleur a dérobé des racines de fougères et des racines de ronces *(An Uhelgoat)* ; **Memes-mod 'vel ar bodou-raden ba'r harzh : Peus kemed troc'hañ (a)nê beb pla** : Pareil que les rameaux de fougères dans le talus : Tu n'as qu'à les couper chaque année *(Kleden)* ; **Ur c'houchad mad warnoñ, raden, toud pezh a vije diharzhet vije lakeet goude d'o(be)r an traou 'e neuhe** : Il y avait dessus une bonne couche de fougères, on mettait après tout ce qu'on défrichait alors pour faire les choses aussi *(Skrigneg)* ; **Ha vije gwraet ur pezh bern gante ha vije lakeet raden war-hourr(e) blam d'ampech ar glô d'ond barzh ha n'ee ket ar glô** : Et on en faisait un énorme tas et recouvrait de fougères pour empêcher l'eau de pénétrer et la pluie ne passait pas *(Skrigneg)* ; **'Fêssañ ar saout vije c'hoarïet bep sort mod, c'hoarïet vije gan raden, pugur ar re-he na krochedou** : En gardant les vaches on jouait de toutes les façons, on jouait avec des fougères, puisqu'elles avaient des crochets *(Duod)* ; **Ar suilh-raden ! Peut keme(d) gwel, ar raden pa vent suilhet, beñ 'h a du toud hag a goueont hag ar patates a goue da-heul** : Les saints de glace ! Tu n'as qu'à voir, les fougères lorsqu'elles sont brunies, ben elles deviennent toute noire et tombent, les patates (les plants) tombent ensuite *(Skrigneg)* ; **Ha ga ar valz blam da ziharzhañ, da droc'hiñ ar loustoni ha ma oa raden da-heul vije laket da housilhañ ba'r c'hrow dindan ar saout** : Et à la faucille pour défricher les talus, couper la saloperie et s'il y avait de la fougère ensuite, on mettait pour faire la litière des vaches *(Plouïe)*

➢ **C'hoa(r)i krog-raden** : Jouer au crochet de fougères ; **C'hoa(r)i krog-raden, sete vïe gwraet krog ha vïe troc'het ar rad(e)n ha an deliou deusoute ha vïe lesket ar c'hrog ar mod-se ha dow grog d(a) (e)n-om grog ar mod-se hag an heñi vïe torret da zigentañ hag a honee** : Jouer au crochet de fougère, on faisait donc un crochet et on coupait les fougères ainsi que leurs feuilles et on laissait le crochet comme ça et deux crochets de s'accrocher comme ça et celui qui était cassé le premier gagnait *(Lokmarïa)* ; **Yeo, yeo ! Krog-raden ahe, reen kemed an dra-he** : Si, si ! Le jeu du crochet de fougères là, je ne faisais que ça *(Lokmarïa)*

**RADIO** [radjo] : n.m. (pl. **-iou** [ra'djoju]) ; Radio

**A-wechou vên chilow ar radio** : J'écoute parfois la radio *(Berrien)* ; **Me blij din kleed ar radio** : J'aime entendre la radio *(Berrien)* ; **Hag an dra-he oa ket na radio na televisioñ na traou ar mod-se, sete mod-se an dud, pé visent 'tresse, a gonte istoariou ar vro** : Et il n'y avait ni radio, ni télévision, ni rien du genre, ainsi donc les gens, lorsqu'ils étaient entre eux, racontaient les histoires du coin *(Lannedern)*

**RADOTEREZH** [rado'tɛːrəz-s] : n.f. (pl. **-ou** [radotɛ'reːzu]) ; Radoterie / Prêchi-prêcha

**Ya, oh n'onn ket hag-heñ ouïent pet(r)a laregn ha me ma joñj oa radoterezhou** : Oui, oh je ne sais pas s'ils savaient ce qu'ils disaient, mon avis c'est que c'étaient des prêchi-prêcha *(Berrien)*

**RAFANTÉRES** [rafɑ̃n'teːrəz-s] : [***rafanterez*** 1931] n.f. ; Scie à refendre

**Ga'r rafantér's vras, pass ga mekanikou mod-all, ga'n dorn toud ! Vé daw kaoud nerzh da chech war'nèi !** : Avec la grande scie à refendre, pas avec des machines sinon, tout à la main ! Il faut avoir de la force pour tirer dessus ! *(An Uhelgoat)*

**RAFISTOLIÑ** [rafi'stoːli] : vb. ; Rafistoler

**Ah ya ! Kàer vo kêr ! Me(d) tïer zo 'n-dro daoñ ha refe ket fall rafistoliñ 'néoñ un tamm !** : Ah oui ! La ville sera belle ! Mais il y a des maisons autour et ça ne ferait pas de mal de rafistoler un peu ! *(Plourac'h)*

**RAG** [rɑːg-k] [rag-k] : [vx. br. ***rac***] conj. ; Car (cf. **KAR**)

**Rag (e)n-im ga(v)et oè hezh ga'r gountell-se plantet 'n ih feuskenn** : Car il s'était retrouvé avec ce couteau planté dans la fesse *(Kergrist)* ; **Na hreune ket an e-tu er blavechou ma vise kalz luc'hed, rag suilhañ ree o**

**bleuñ gante** : Les années où il avait beaucoup d'éclairs le sarrasin ne montait pas en graine car leurs fleurs roussissaient *(Brasparzh)*

**RAGACHIÑ** [ra'gaʃi] : [***ragachat*** 1867] vb. ; Rabâcher

**Ha oa komañset da ragachiñ ur bern traou daoñ** : Et il commençait à lui rabâcher un tas de trucs *(Skrigneg)*

**RAGOUT** ['rɑːgut] : [***ragoud*** 1992] n.m. ; (du) Ragoût

**Wichou ragout, vije ket laket kalz ar patates ba'r soubenn** : Parfois du ragoût, les patates on ne les mettait pas beaucoup dans la soupe *(Skrigneg)* ; **Ha choukour dornañ ha e vije ur fèt, pudur vije lahet yir ha lahet traou ha gwraet ragout ha frikou ha traou deus ar sort a vije ket mod-all war ar maes an devejou-all** : Aider à battre et il y avait une fête, puisqu'on tuait des poules et autres, on faisait du ragoût et un banquet et des choses comme il n'y en avait guère autrefois sinon à la campagne les autres jours *(Skrigneg)*

**RAG-TAL / REI-TAL** ['ra.(g)'tɑːl] [rɛj'tɑːl] : [***rag-tal*** 1732] ad. ; Tout de suite

**Sete eint deut ahe kajimant ra'-tal hag a oaint ahe his-se, sete neuhe oa 'velt ur liboudenn (a)darr(e) 'ha !** : Ils sont donc venus là quasiment tout de suite et ils étaient là comme ça, il était donc alors encore comme un hypocrite ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Ya, rei-tal** : Oui, tout de suite *(Kergrist)*

**RAHAÑ** ['raɦə] : [***razaff*** 1499] vb. ; Achever / Finir / Terminer

**Rahet meus ar labour** : J'ai terminé le travail *(Plouïe)*

**RAIED** ['rajəd-t] : n.pl. (sing. **-enn** [ra'jeːdən] sing. pl. **-ennou** [raje'dɛnu]) ; Rats

✗ *var.* : ***razh***

**Lak a rên koat ba'r c'hrow ha meus (iv)e gwelet neizhou raied** : Je mettais du bois dans la crèche et j'ai aussi vu des nids de rats *(Plouïe)* ; **Ar re-he zo fin, ur raiedenn zo fin ha !** : Ils sont futés, un rat c'est futé ! *(Plouïe)* ; **Sell 'ta, ahe zo ur raiedenn ha' ziskenn deus an nec'h ha ra ur lamp d'an traoñ ha bep ar mare** : Regarde ça, il y a là un rat qui descend du haut et qui fait un bond vers le bas, de temps à autre *(Plouïe)*

**RAIENN** ['rajən] : Litière qu'on fait pourrir et que l'on étale sur les prairies *(Ar C'hastell-Ne)*

**RAILH** [raj] : [***reilh*** 1992] n.m. (pl. **-ou** ['raju]) ; Rail

✗ *cf.* : ***bagon, gar, hent-houarn, karr-houarn, treñ***

**Med an taol divé oa bet gwraet 'e, oa bet lak(et) ar railhou barzh, med an dra-he oa bagoniou ha' vise daw poulzañ 'nê ga tud ! Puntañ 'nê dre dud !** : Mais ce fut fait aussi dernièrement, on y mit des rails, mais c'étaient des wagons que des gens devaient pousser ! Les pousser à la force des bras ! *(Brennilis)*

**RAKLAÑ** ['ra.kə] ['raklə] : [***raclaff*** 1632] vb. ; Racler

**Rak ar c'harotes ga'r goutell** : Racler les carottes au couteau *(Plouïe)* ; **Oh n'é ket daw dit-te rak ar chidour(e)n ! Ahe (e)ma ar gwellañ !** : Oh ne racle pas le chaudron ! C'est là le meilleur ! *(Berrien)* ; **Oh lesk ar re-he neuhe, na rakes ket ar chidour(e)n, me ray (iv)e !** : Oh laisse-les alors, ne racle pas le chaudron, je ferai aussi ! *(Berrien)* ; **Goud(e)-se neu'n vïe daw chañch tu d'ar sac'h ha rak an dra-he toud !** : Alors ensuite il fallait retourner le sac et racler tout ça *(Lokmarïa)* ; **Ha ma vis(e) un tamm traou lous, eh beñ raklèh un tamm bihen** : Et s'il y avait un peu de trucs sales, eh ben vous racliez un petit peu *(Kleden)*

**RAKONTO** [ra'kɔ̃nto] : vb. ; Raconter

**Med ! Larè (a)n-heñi na rakontet an dra-h(e) din** : Mais ! Dit celui qui m'avait raconté ça *(Kleden)*

**RAMBLÈ** ['rɑ̃mblɛ] : n.m. ; Remblai

**Dijandellet ba foñs ur ramblè bennaket** : Déjantée au fond d'un remblai quelconque *(An Uhelgoat)* ; **Ur pezh ramblè-sabr** : Un énorme remblai de sable *(An Uhelgoat)*

**RAMBOURSAÑ** [rɑ̃m'burs(ə)] : vb. ; Rembourser

**Med rambourset vênt din goud(e)-se** : Mais ils me sont remboursés ensuite *(Plonee)* ; **Làeret arc'hant ba'r c'hess, sete oa aet serten da rambours goud(e)-se** : De l'argent volé dans la caisse, il était donc certain de rembourser ensuite *(Plonee)*

**RAMBREAL** [ram'breːəl] : [***rambreal*** 1659] vb. ; Divaguer / Rêvasser

**RAMONER / RAMONÊR** [rɑ̃'mɔ̃ːnər] [ramo'nèːr] : [***ramogner*** 1929] n.m. (pl. **-ien** [rɑ̃mɔ̃'nɛrjən]) ; Ramoneur

**Bodennajou vouilh(e) d'ar ramonerien** : Des buissons de feuillage pour les ramoneurs *(Poullaouen)* ; **Ha poent é din lared d'ar ramonêr d'ond, kar hü(i)l zo ba'r chumin(al) ! 'Benn ar fin 'h ey an tan barzh** : Il est temps que je dise au ramoneur de venir, car il y a de la suie dans la cheminée ! Pour finir ça prendra feu *(Kleden)*

**RAMPADENN** [rɑ̃m'pɑːdən] : [***rampadenn*** 1732] n.f. ; Dérapage / Écart de jambe

**Gwraet ur pezh rampadenn ken neus dihaoliatet e vragou** : Il a fait un tel écart de jambes qu'il a déchiré son pantalon à l'entrejambe *(Poullaouen)*

**RAMPAÑ** ['rɑ̃mp(ə)] : [***rampaff*** 1499] vb. ; Écarter les jambes

**Rampet toud war ar gador** : Les jambes bien écartées sur la chaise *(Plonee)* ; **War ur mell tamm koat, ur maout vise gwraet doc'h hezh ha vis(e) plantet barzh ferm wa'n douar kal(ed) neu'n ! 'H eeh dé ramp war'naoñ ha tak-ha-tak-ha-tak-ha-tak... 'Vel ur *chef d'orchestre* !** : Sur un énorme bout de bois, on appelait ça un billot et on y enfonçait alors fermement sur le sol dur ! Vous alliez les jambes écartées dessus et tac-a-tac-a-tak-a-tac-a-tac... Comme un chef d'orchestre ! *(Kleden)*

**RAMPLASSIÑ / RAMPLASSAD** [rɑ̃m'plas(i)] [rɑ̃m'plasəd-t] : [***ramplassiñ*** 1992] vb. ; Remplacer

**Mi eh ey da ramplass (a)nèeñ** ['neɛ̃] : Moi je vais le remplacer *(Kalaner)* ; **Servichourien nagn, med sertenamant na ramplassent ket ar wreg** : Ils avaient des serviteurs, mais certainement qu'ils ne remplaçaient pas l'épouse *(Lokered)* ; **Sete mo(d)-se goude nagn lesket o feurm ga o bugale da ramplassiñ 'nê !** : Ainsi donc après ils laissèrent leur ferme à leurs enfants pour qu'ils les remplacent ! *(Skrigneg)* ; **Bremañ zo tri ganin hag ar verc'h zo 'ramplass ar wreg, me bês anèi, keit-ha gallin 'h o(be)r...** : Il y en a maintenant trois avec moi et ma fille remplace ma femme, je la paye, tant que je pourrai... *(Lannedern)* ; **Ar c'heseg a ramplasse an trakteurien zo bremañ, (ne)med-seped neuhe vïe bet war-droad, n'é ket aseet war un aseenn !** : Les chevaux remplaçaient les tracteurs qu'il y a de nos jours, si ce n'est qu'on était alors à pied et non pas assis sur un siège ! *(Skrigneg)* ; **D'ar marïou-te pé vije cheñchet person ba ur barres leske war un tamm paper petramed lare d'an heñi teue da ramplass (a)naoñ petra nije d'o(be)r** : À ces époques-là lorsqu'on changeait de recteur dans une paroisse il laissait un bout de papier ou bien il disait à celui qui venait le remplacer ce qu'il avait à faire *(An Uhelgoat)* ; **Pad un heurtad na ramplass(et) Louï, med n'ee ket-hi ken pell (e)vel 'h ee Louï** : Elle avait remplacé Louis pendant un bon moment, mais elle n'allait pas si loin que Louis allait *(Kleden)* ; **I verc'h zo 'hortos un' bihen ha neus tad e-bed ! Hag emañ essañ gwel aha(n)on 'n-hin' o hond gati da ramplassiñ anaoñ, mi meus ket c'hoant 'ha d'hond da chom di** : Sa fille attend un petit qui n'a pas de père ! Il essaie de me faire aller avec elle le remplacer, moi ma foi je ne veux pas aller y habiter *(Skrigneg)* ; **Sete a-wichou neu'n, 'benn nise dow zevezh, me vise red din mond da ramplassad (e)vid-se (a)ssames gati** : Donc parfois alors, d'ici qu'elle ait deux journées, je devais aller avec elle remplacer pour ça *(Ponvel)* ; **Setu lare d'i vamm neuhe a oa trist memes-tra lar na kemeret un'-all da ramplassiñ 'naoñ ken buan 'ta !** : Il dit donc alors à sa mère que c'était quand-même triste qu'elle eut pris un autre pour le remplacer si vite ! *(Skrigneg)* ; **Ha ma vis(e) mad ar chupenn vihen vis(e) laket ur mañchou da houzh ha vis(e) laket houzh da ramplass' ho chupenn pet(r)a !** : Et si la petite veste était bien, on lui mettait une paire de manches et on la faisait remplacer votre veste quoi ! *(Kareis)* ; **Ma vije us(e)t dac'h an tu-raog vije tennet-kuit ha laket an tu-dreñw deus un'-all da ramplassañ 'nê, set(e) ar bragou 'h ee keid (a)darre !** : S'il était usé à l'avant on l'enlevait et on mettait l'arrière d'un autre pour les remplacer, le pantalon repartait pour un tour ! *(Ar Fouillez)*

**RAMPONIÑ** [rɑ̃m'pɔ̃:ni] : [***randoni*** 1716] vb. ; Casser les oreilles / Radoter

**RAN** [rɑ̃:n] : [***ran*** 1499] n.m. (pl. **-ed** ['rɑ̃:nɛd-t]) ; Têtard

**Ah nann, deuh ar raned vé ket kalz** : Il n'y a pas beaucoup de têtards *(Lannedern)* ; **Ar raned sortis deuh ar gwleskered** : Les têtards sortent des grenouilles *(Lannedern)*

➢ **Noazh-ran** : Nu comme un ver (mot-à-mot : Nu-têtard) ; **Hemañ zo noazh-ran** : Il est nu comme un ver *(Landelo)*

**RANAL** ['rɑ̃nə] : [***ranea*** 1890] vb. ; Traîner / Muser

**An dez-all a oa aet da rana** : L'autre jour elle était partie traîner *(Ar Fouillez)*

**RANDAMANT** [rɑ̃n'dɑ̃.mən] : n.m. (pl. **randmaniou** [rɑ̃nd'mɑ̃nju]) : Rendement

**Hag ar rand(a)maniou zo gwellac'h memes-tra !** : Et les rendements sont quand-même meilleurs ! *(Kergloff)*

**RANDEMANT / RANMANDE** [rɑ̃n'de.mən] [rɑ̃n'mɑ̃ndə] : ad. ; Illico / Sur-le-champ

**Ranmande c'hwi 'yey d(a) gêr !** : Tu iras illico à la maison ! *(Lannedern)*

➢ **Randemant-toud** : Illico-presto ; **Ha randemant-toud !** : Et illico-presto ! *(Lannedern)*

**RAÑJENN / REÑJENN** ['rɑ̃:ʒən] ['rɛ̃:ʒən] : [***rengenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [r(ɑ̃/ɛ̃)'ʒɛnu]) ; Rêne

**'Telc'hen ar reñjennou deuh ar c'heseg da zelc'hen 'nê war-eñwn, sete vijent chechet deus tu pe du** : Tenir les rênes des chevaux pour le garder droit, on les tirait donc d'un côté ou de l'autre *(Skrigneg)*

**RANKAÑ / RENKAÑ** ['rɑ̃ŋkə] ['rɛ̃ŋkə] : [***rencout*** 1547 ; ***ranquout*** 1689] vb. ; Devoir / Falloir

**Me renk mond d'an Amerik !** : Je dois aller en Amérique ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Bremañ renkon mond da gousked** : Maintenant il faut que j'aille me coucher *(Berrien)* ; **Ha neuhe renkeemp dond d'ar gêr** : Et alors nous devions rentrer à la maison *(Brennilis)* ; **Neuhe renkon prepariñ un dra mennañket dit** : Je dois donc te préparer quelque chose *(Skrigneg)* ; **Un dra vad, un tamm kig mad rankon kaoud !** : Une chose bonne, il me faut un bon bout de viande ! *(Plonee)* ; **Med mod-all zo renket gwerzhañ toud** : Mais autrement on est obligé de tout vendre *(Berrien)* ; **Amañ gi-mañ renket risklañ deg mil lur din** : Vous devez me refiler dix mille francs ici-même *(Landelo)* ; **Ale ale ! Barzh da wele ! Ahe renki chom venoñs !** : Allez allez ! Au lit ! C'est là que tu devras rester aujourd'hui !

*(Skrigneg)* ; **Ar re-he a neus renket labourad kalz warni (a-)benn errued ahe, kar toud an dud n'erruent ket ahe !** : Ils ont dû beaucoup travailler pour arriver là car tout le monde n'arrive pas là ! *(Plourac'h)* ; **D'un dra mennaket a reñkeh chervich !** : Vous devez bien servir à quelque chose *(Landelo)* ; **(E)n-om joukour reñke an dud d'o(be)r** : Les gens devaient s'entraider *(Berrien)* ; **Ah yeo-yeo ! Me renk mond ma-hun, me meus ur gomissïon !** : Ah si-si ! Je dois y aller moi-même, j'ai une commission ! *(Plonee)* ; **Ase re(n)ket pêo pezh peus gwraet, kar c'hwi an-heñi é ar c'hriminel, n'é ket hi !** : Là vous devez payer ce que vous avez fait, car c'est vous le criminel et non elle ! *(Kergrist)* ; **Yao-yao-yao ! Ahe (e)ma renket dond !** : Si-si-si ! C'est là qu'il faut venir ! *(Plonee)* ; **An heñi oa war-horr(e) ranke o(be)r ur gargad prop** : Celui qui était au-dessus devait faire un chargement proprement *(Berrien)* ; **Beñ ma galle ket ober goude-se reñke go(r)tos mis-meur(z)h da lakad e draou** : Ben s'il ne pouvait pas faire après ça il devait attendre le mois de Mars pour mettre ses choses *(Berrien)* ; **Ah ya ! An dra-he rankon kaoud ! Geo ! Ar pris laron ket, med un dra vad rankon kaoud !** : Ah oui ! Il me faut ça ! Si ! Le prix je ne dis pas, mais il me faut du bon ! *(Plonee)* ; **Me renk labourad !** : Je dois travailler *(Skrigneg)* ; **Renket dibiñ fr(w)ezh** : Il faut manger des fruits *(Pleiben)* ; **(A-)benn be (é) horiñ rankent be é c'hlochad-se, joment ket war ar vïou ma vênt ket é c'hlochad kén** : Pour couver elles doivent glousser quoi, elles ne restent pas sur les œufs si elles ne gloussent plus *(Lannedern)* ; **Gwelloc'h é domp plantañ ur bern mein war'nèoñ ! Ar mo-se pé (v)o ba'n toull renko chom barzh !** : Il vaut mieux flanquer un tas de pierre sur lui ! Comme ça lorsqu'il sera dans le trou il devra y rester *(Landelo)* ; **Nann, me reñk mond dé Garais !** : Non, je dois aller à Carhaix ! *(Kleden)* ; **Hag pé voa marw mé breur renken kaoud (a)nèi** : Et puisque mon frère était mort je devais l'avoir *(Plonee)* ; **Oh ! Renket ma taped un' bihen, c'hoant ma da zigass (a)naoñ ganin !** : Oh ! Il a fallu que j'en prenne un petit, je voulais le ramener ! *(Skrigneg)* ; **Pegement renkin doc'h (e)vid an dra-se ?** : Combien je vous dois pour ça ? *(Sant-Wazheg)* ; **C'hwi renke 'n-om briviñ douzh toud...** : Vous deviez vous priver de tout *(Plonee)* ; **Ha me renk la'o hezh !** : Et je dois le tuer ! *(Plonee)* ; **Me(d) ur c'houblad zo gouest d'ober an dra-he, da ma joñj din-m(e) ba'n dra-he renk be peu-prè** : Mais un couple peut faire ça, c'est à mon avis dans ça que ça doit a-peu-près être *(Lannedern)*

- **Renkañ taped un tamm partoud** : Devoir presque tout faire ; **Ar plac'h renke taped un tamm partoud heñ ! Koulz tenn(añ) patat(e)s, pe 'h eren ed, petram 'vid cherrañ ed vïe daw dê mond war ar voudenn dé dostaad (a)nê** : La femme devait presque tout faire hein ! Autant tirer les patates, ou lier le blé, autrement pour ramasser le blé il fallait qu'elles aillent sur le gerbier pour les rapprocher *(Kleden)*

**RANKOÑTRAÑ** [rɑ̃ŋ'kɔ̃.tʳə] : [***r'ancontry*** 1612] vb. ; Rencontrer

✗ *syn.* : ***digoueo ga, en-om gaoud ga***

**Ha 'n-im rankoñtret a(r) mo(d)-se !** : Et on s'est rencontré comme ça ! *(Ar C'hastell-Ne)*

**RANN** [rɑ̃n] : [vx. br. ***rann***] n.f. (pl. **-ou** ['rɑ̃nu]) ; Raie

- **Ur rann war ar blew** : Les cheveux séparés par une raie ; **Diskabell o venn, ur rann war o blew** : Nus tête, leurs cheveux séparés par une raie *(An Uhelgoat)*

**RANNAÑ** ['rɑ̃n(ə)] : [vx. br. ***rannam***] vb. ; (se) Diviser

**Vïe daw 'è tap(ed) ur balia(d)-douar deus kost(e) ar c'hleuñ dé lakad wa'r c'hleuñ ha vis(e) daw rann'** : Il fallait prendre une bêchée de terre du flanc du talus pour mettre sur le talus et il fallait diviser *(Sant-Wazheg)*

- **Rannañ e vlew da *ub.*** : Faire la raie au milieu à *qqn.* : **Deus amañ ha 'h añw da rannañ da vlew dit ! Sete vije rannet kreis ar penn blam da bartajiñ 'nê, da veañ un' pep tu !** : Viens ici, je vais te faire la raie au milieu ! On divisait donc au centre du crâne pour les partager, qu'il y en ait de chaque côté ! *(Skrigneg)*

**RAÑSEGN** [rɑ̃'sɛ̀ŋ] : vb. ; Renseigner

**Alïes vé ur gid da rañsegn anê** : Il y a souvent un guide pour les renseigner *(Skrigneg)* ; **Me n'ounn ket 'vid rañsegn 'han(ou)t war an dra-he, me meus ket bet disket !** : Je ne peux pas te renseigner sur ça, je n'ai pas appris ! *(Skrigneg)*

**RANTIKOU** [rɑ̃n'tiku] : [***rantikoù*** 1992] n.pl. ; Balivernes / Sornettes

**Hezh vé rantikou gantoñ** : Il ne fait que débiter des sornettes *(Poullaouen)* ; **C'hwi zo kozh rantikou ganec'h ahe his-se ! Ahe zo tud kalz re sañsubl !** : Vous ne faites là que débiter de vieilles balivernes ! Il y a là des gens beaucoup trop sensibles ! *(Skrigneg)*

**RANTRE** ['rɑ̃ntre] : n.f. (pl. **-ou** [rɑ̃n'tre:u]) ; Rentrée

**Ba'r rantre neu'n an-hini oa** : C'était à la rentrée *(Skrigneg)* ; **An dra-he oa deuh 'n hañw ha komañsamant ar goñ, pé oa ar rantre d'ar bitrabes ! Hag ar jounai !** : C'était l'été et au début de l'hiver, à la rentrée des betteraves ! Et des choux-navets ! *(Plouïe)*

**RANTREN** ['rɑ̃ntrən] : vb. ; Rentrer

**Med oa-ñw ket eürus pugur voa ket rantreet ar paotr-all...** : Mais il n'était pas heureux puisque l'autre garçon n'était pas rentré... *(Lokered)*

**RAÑVEG** ['rɑ̃:vəg-k] : ad. ; Insignifiant (petit et chétif)

**Hezh zo rañveg (dister ha bihen)** : Il est insignifiant (chétif et petit) *(Plouïe)* ; **Ya, rañveg é, dister** : Oui, il est insignifiant, chétif *(Landelo)*

**RAÑVES / ROWES** ['rɑ̃:vəz-s] ['rɔwəz-s] : Mauvais terrain caillouteux (impropre à la culture) *(Ar C'hastell-Ne)*

**RAOG** [ro:g-k] : [***rauc*** 1499] n. ; Devant

**Petram ma vé roi o dent deuh ar raog ah(e)** : Ou bien s'ils ont les dents écartées sur le devant là *(Brennilis)* ; **Préss war'nèoñ deuh ar mintin pugur na laket kaoutchou d'i wreg (e)vid tach anê deuh ar raog** : Ah si ! Le matin il était pressé puisqu'il avait mis du caoutchouc à sa femme pour les clouer sur l'avant *(Kolloreg)* ; **Be oa pedalo (e)vid mond war ar raog kar, ni oa bet warnoñ Suzanne ha me goud(e) lein** : Il y avait des pédalos pour avancer car, nous étions allées dessus avec Suzanne après dîner *(Skrigneg)*

- **An tu-raog** : L'avant / Le devant ; **Ar c'holier ha neuhe an tu-raog deus ar roched vije ampeset** : Le col et alors le devant de la chemise était empesé *(Plouïe)* ; **Ba-lem oan-m(e) à chom, oa un noñr dreñw 'n ti, an tu-raog oa uhel, me(d) an tu-dreñw oa ijel** : Là où j'habitais, il y avait une porte à l'arrière de la maison, l'avant était haut, mais l'arrière était bas *(Skrigneg)* ; **Tammou moussed vis(e) wechou 'choukour 'è tostaad an horzennou ha un' vis(e) ba an tu-raog neu'n 'chet 'nê war an daol** : Quelques gamins aidaient aussi parfois à rapprocher les gerbes, il y en avait alors un à l'avant qui les jeter sur la table (de séparation) *(Ponvel)* ; **Ar brageier vije us(e)t deus an tu-raog, med vije ket chet(et) ar brageier 'vi(d) bramed d'an dra-he, sete vije golôet deus an tu-raog hag ar re-he oa poltok, me lar dit, ar re-he oa kaled da hwrïad hañ !** : Les pantalons usés à l'avant, mais on ne jetait pas les pantalons pour autant, on couvrait donc l'avant et c'étaient de la suédine, je te le dis, ils étaient durs à coudre hein ! *(Ar Fouillez)*

**RAOUENN** ['ra.wn] : [***rouhenn*** 1499] n.f. ; Empan

- **Roiñ ur raouenn (deus / da) e vouellou 'vid** : Vendre père et mère pour (m.-à-m. donner un empan de ses boyaux pour) ; **Roiñ refen ur raou'nn da mé bouellou 'vi(d) kaoud an dra-h(e) !** : Je vendrais père et mère pour avoir ça ! *(Laz)*

**RAPELL** [rapɛl] : vb. ; Rappeler

**Med (a-)wechou goude vên goullet laran dê rapell** : Mais parfois après qu'on me demande je leur dis de rappeler *(Plourac'h)*

**RAR / RAL** [rɑ:r] ['rɑ:l] : [***ral*** 1732] ad. ; Rare

**Daon ! Rar é læron dit-te...** : Dam ! Je te dis que c'est rare... *(Skrigneg)* ; **Keit-ha vijer 'tornañ vije ket 'hlô, ral a vije !** : Il n'y avait pas de pluie tant qu'on battait, c'était rare ! *(Ar Fouillez)* ; **Med rar é ! N'eus ket kalz hag a zo kap d'o(be)r an dra-he** : Mais c'est rare ! Il n'y en a pas beaucoup qui sont capables de faire ça *(Skrigneg)* ; **Med oh ! Rar vis(e) heñ ! 'Benn vis(e) andenn(et), 'benn-neu'n vis(e)-heñw sec'h** : Mais oh ! C'était rare hein ! Avant qu'il ne soit mis en andains, il était pour-lors sec *(Kleden)* ; **Seto oa dañjurussoc'h ar c'herseg 'vi(d) ar saout, rar é gwel ur veuc'h chom ba'r vouilhenn, rar, rar !** : Les chevaux étaient donc plus dangereux que les vaches, c'est rare de voir un vache rester dans la fondrière, très très rare ! *(Kleden)* ; **Ha karotes vije hadet mesk ar betrabes ! Mesk ar betrabes teuont 'vel mann e-bed ! Ahe vije rar gwel 'nê mankoud !** : Et on semait les carottes parmi les betteraves ! Parmi les betteraves ils viennent comme un rien ! Là il était rare de les voir manquer ! *(Skrigneg)*

**RAS** [rɑ:z] : [***raz*** 1904] ad. ; Ras

**Ah ya ! As(e) vis(e) red diharzhañ mad ! Ras ar harzh !** : Ah oui ! Là il fallait bien défricher ! Au ras du talus ! *(Karnod)* ; **Me meus bet klêt lar voa merc'hed ha larent ket vïe troc'het o blew dê ras, pugur vïe laret : « C'hwi zo dakor ga'n teroristed »** : J'ai entendu qu'il y avait des femmes qui ne disaient pas dont on coupait les cheveux à ras, puisqu'on disait : « Vous êtes d'accord avec les terroristes » *(Plonee)* ; **As(e) oa ar renk, ale ! Ha vis(e) betrabes penn-a-benn, reèh un taol ar mo(d)-s(e) ras ar betrabesenn hag ar betrabesenn goueiè ah(e) ha reèh un taol-ell ahe gis-se** : Le rang était là, allez ! Et les betteraves étaient d'un bout à l'autre, vous donniez un coup comme ça au ras de la betterave, la betterave tombait là et vous donniez un autre coup là comme ça *(Kleden)*

**RASETENN** [ra'zetən] : [***rasetenn*** 1992] n.f. (pl. **-ou** [raze'tɛnu]) ; Rasette

**Setou war an ar peus ar soc'h da drañch an douar, ar goutilli zo (a-)raog hag ar rasetennou da zespugn mo(d)-s(e) teil** : Tu as donc sur la charrue le soc pour houer la terre, les coutres sont devant et les rasettes pour ramasser comme ça du fumier *(Kleden)*

**RASKAÑ** ['raska] : [***rask(l)a*** 1931] vb. ; Coller (examen) / Aplanir / Raboter / Racler / Rapper / Recaler (examen)

**Ma ket gouïet o(ber) ur problem, sete oan bet rasket** : Je n'avais su faire un problème, j'avais donc été recalé *(An Uhelgoat)* ; **Ha 'h eer da raskañ 'nê d'ar rinier ! Ar re-he vije rasket !** : Et on allait les racler à la rivière ! On les raclait ! *(Skrigneg)*

**RASKENNAD** [ras'kɛnəd-t] : [***raskennad*** 1992] n.f. (pl. **raskennajou** [raskɛ'nɑ:ʒu]) ; Raclée / Baise (vulg.)

**Ur wech-all na ràet ur raskennad dèi** : Une autre fois, il lui en avait mis une raclée *(Poullaouen)*

**RASOUER** [ra'zuwər] : [***rasouer*** 1659] n.m. (pl. **-iou** [ra'zwɛrju]) ; Rasoir

**Un tammig sañwon hag ur pezh rasouer bras** : Un peu de savon et un énorme rasoir *(An Uhelgoat)* ; **Ar re-he droc'he 'vel ur rasouer 'ta ! Med an dra-he a vise go(v)el(e)t, vis(e) ket lesket da verglañ tamm !** : Elles coupaient comme un rasoir tiens ! Mais c'était battu, on ne laissait aucunement rouiller ! *(Brennilis)*

**RASPAOTR** [raspɔtʳ] : [***ras-paotr*** 1876] n.m. (pl. **-ed** [ras'pɔtʳəd-t]) ; Garçon manqué (cf. **PILPAOTR**)

**RASS** [ras] : [***racc*** 1623] n.f. (pl. **-ou** ['rasu]) ; Race / Origine (cf. **GOUENN**)

**Me zo deuh ar rass breton memes-tra** : Je suis quand-même d'origine bretonne *(Berrien)* ; **Be zo rassou-loned, houzoh walc'h ha' zo mïoc'h a gig warne evid war ar re-all** : Il y a de des races d'animaux, vous savez bien, qui font plus de viande que les autres *(Plouïe)* ; **N'omp ket deus memes familh, med memes rass, ur Breton memes-tra** : Nous ne sommes pas de la même famille, mais de même origine, un Breton quand-même *(Berrien)* ; **Hag 'è, ar pezh na gwraet, é komañs(et) dé amelioriñ ar rass ar saou(t)** : Et aussi, ce qui a fait, c'est qu'on a commencé à améliorer les races de vaches *(Kleden)* ; **Hag an dud na komañs(et) d'amelioriñ ar rassou, ar leueou, pé tàè-hè war an douar, vis(e) un tamm mat bihannoc'h ha aessoc'h dé alañ** : Les gens ont commencé à améliorer les races, les veaux, lorsqu'ils naissaient, étaient pas mal plus petit et plus faciles à vêler *(Kleden)*

**RASSAMBLAÑ** [ra'sɑ̃mblə] : [***rassambla*** 1818] vb. ; Rassembler

**Het(e) meus choñj oamp rassamblet toud ba'r bourk, oamp bet é kont(añ) ar gaos en(e) toud** : Je me rappelle donc que nous étions tous rassemblés au bourg, nous y avions tous parlé *(Plouïe)*

**RASSIONAÑ** [ra'sjɔ̃ːnə] : vb. ; Rationner (cf. **TAILHAÑ**)

**Med seulamant ba'r mañjouerou, 'benn ar fin, ar memes re zebe toud, oa ket rassionet me(me)s-mod !** : Mais seulement dans les mangeoires, au final, ce sont les mêmes qui mangeaient tout, ce n'était pas rationné de la même manière ! *(Berrien)*

**RASTELL** ['ras(t)əl] : [***rastel*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [ras'tɛlu] **rastilliou** [ras'tilju] **restilli** [rɛs'tili]) ; Râteau / Râtelier / Antenne râteau

**Jetèh ur vorc'had pe diw dê ba'r ras(t)ell** : Vous leur jetiez une fourchée ou deux dans le râtelier *(Kleden)* ; **Aessoc'h oa ar plous-kerc'h da daped ha da lakad ba'r rastell ha-toud, ar plous-gwinizh kalz deusoutoñ hezh vise reud alïes** : La paille d'avoine était plus facile à prendre et à mettre dans le râtelier et tout, une bonne partie de la paille de blé était souvent raide *(Plouïe)* ; **Ha vïe rôet un taol rastell dê goude-se (e)vid be prop blam d'ar voenn pass koueo het-ha-hed ga'n hent** : Et on lui donnait (foin) un coup de râteau après ça pour qu'il soit propre afin qu'il ne tombe pas tout au long du chemin *(Berrien)* ; **Ba'r rastell vise laket foenn** : On mettait le foin dans le râtelier *(Plouïe)* ; **Un taol rastell tro-war-dro ar gargad foenn** : Un coup de râteau tout autour du chargement de foin *(Berrien)* ; **Pegur 'h ee ma zad ga'r re-ell da daol plous ha foenn dê ba o restilli goueè war o c'hein** : Puisque mon père allait avec les autres leur jeter de la paille et foin dans leurs râteliers ça tombait sur le dos *(Sant-Wazheg)* ; **Andenniñ pe despugn ar voenn deus an dow du, hirente ar vrec'h hag ar rastell** : Mettre en andains ou ramasser le foin des deux côtés, de la longueur du bras et du râteau *(Poullaouen)* ; **Hag un tamm pekad-kerc'h deuh ar mintin ha un tamm voenn ba'r ras'ell !** : Et un tout petit peu d'avoine le matin et un peu de foin dans le râtelier ! *(Skrigneg)*

- **Hezh a zeb deus toud ar restilli** : Il mange à tous les râteliers *(Plouïe)*
- **Rastell-goat** : Râteau en bois ; **Ha goude-se pa vise hanter-sec'h vije chañchet tu daoñ gad ar rastell, ar rastell-goat** : Et ensuite lorsqu'il était à moitié sec on lui changeait de sens au râteau, au râteau en bois *(Berrien)*
- **Rastell-hou(a)rn** : Râteau en fer ; **Ah ya ya ha oa err(o) ar mank a rastilliou-hou(a)rn, kar pet(r)a rehè ga'r rastellou-koat ?** : Ah oui-oui, il vint le manque de râteaux en fer, car que ferait-il avec des râteaux de bois ? *(Speied)* ; **Sete bremañ meus keme(d) un taol divac'h da reiñ a-hed hag a-dreus ha passeal goude ar rastell-houarn warnoñ hag on prest da hadañ !** : Et donc maintenant je n'ai qu'un coup de croc à donner en long et en travers et passer ensuite le râteau de fer dessus et je suis prête à semer ! *(Skrigneg)*

**RASTELLAD** [ras'tɛləd-t] : [***rastellat*** 1632] vb. ; Râteler / Ratisser

**Ya, bon ar re-he rastelle toud an dra-he !** : Oui, bon elles ratissaient tout ça ! *(Berrien)* ; **Ta-hi heget da rastellad ar harzh dre-as(e) (e)vid kaoud man hag neu'n deliou marw** : Elle devient obligée de râteler la haie par là pour avoir de la mousse et donc des feuilles mortes *(Motre)* ; **Ar rastelléres rastellè (a)naoñ ha ree andennou ba'r machin ha wechou vis(e) daw reiñ un tamm taol daoñ ga'r fichéres war 'n andennou ar mo(d)-s(e) en-dro** : La faneuse le râtelait et faisait des andains dans la machine et parfois il fallait lui redonner un petit coup avec la faneuse sur les andains comme ça *(Kleden)*

**RASTELLÉRES** [rastɛ'leːrəz-s] : n.f. (pl. **-ed** [rastɛle'reːzəd-t]) ; Râteleuse

**Seto ah(e) vis(e) ket direst(et) ga'r vorc'h kin, vis(e) gwraet deuzhtu ga'r fichéres hag ar rastelléres** : Donc là on ne fanait plus à la fourche, on faisait de suite à la faneuse et à la râteleuse *(Kleden)* ; **Ar rastelléres rastellè (a)naoñ ha ree andennou ba'r machin ha wechou vis(e) daw reiñ un tamm taol daoñ ga'r fichéres war 'n andennou ar mo(d)-s(e) en-dro** : La faneuse le râtelait et faisait des andains dans la machine et parfois il fallait lui redonner un petit coup avec la faneuse sur les andains comme ça *(Kleden)* ; **Ya, med brem(añ) n'eus ket kement (a) boan kin ! Bremañ eint troc'het ga'n droc'héres ha despunet ga'r rastelléres ha potellet !** : Oui, mais maintenant il n'y a plus autant de peine ! Maintenant ils sont coupés à la barre de coupe et ramassés à la râteleuse et bottelés ! *(Plouïe)*

**RAVAJ / REÑVAJ** ['ravaʒ-ʃ] ['rɛ̃vaʒ-ʃ] : ad. ; Ravagé (-e) / Infesté (-e)

**Ur roched reñvaj ar c'hwenn gati** : Une chemise infestée de puces *(Skrigneg)* ; **Ar re-h(e) a ree ar ravaj deuh ar beïsanted gwech-all, gwech-all gozh** : Ils faisaient des ravages chez les paysans autrefois, au temps jadis *(Skrigneg)* ; **Ar baotred vihen 'h ee ba'h beg ar wênn da denn an neizhou kuit, kar ar piked, pé vije re, ar reñ-he ree ravaj !** : Les petits garçons allaient à la cime des arbres pour enlever les nids, car les pies, lorsqu'il y en avait trop, faisaient des ravages ! *(Skrigneg)*

**RAVODIÑ** [ra'vɔ̀:di] : [***ravodiñ*** 1970] vb. ; Radoter

**RAVOLT** ['rɑɔlt] : [***ravolt*** 1732] n.m. (pl. **-ou** [ra'(v)ɔltu]) ; Révolte

**Kar tro ar bla(v)ezh c'hwezeg-kant pemzeg ha-tr(i)-ugent ahe pé oa bet ar ra(v)olt ar Bonedou Ru** : Car aux alentours de l'an seize cent soixante-quinze là lorsque ce fut la révolte des Bonnets Rouges *(Landelo)*

**RAVOLTAÑ / REVOLTAÑ** [ra'vɔltə] [re'vɔltə] : [***ravolti*** 1732] vb. ; (se) Révolter / (se) Rebeller

**Med me da-neu'n da 'n-om revoltañ !** : Mais dès-lors je me suis révoltée ! *(Ponvel)*

- **Revoltañ war e dud** : Se rebeller contre ses parents ; **Bremañ weles 'nê revoltañ war o zud ha respont, med gwech-all oa ket kont gis-se !** : Maintenant tu les vois se rebeller contre leurs parents et répondre, mais autrefois ça ne se passait pas comme ça ! *(Berrien)*

**RAW** [rɑ:(w)] : [***raz*** 1499] coll. ; (de la) Chaux

**Be a zo ra', domaj é la vé ket favoriset** : Il y a de la chaux, c'est dommage que ça ne soit pas favorisé *(Skrigneg)* ; **Hag sa(v)et ga mein deus oa koueet 'n o voull ene ha gad ra', n'eus tamm siman (e-)bed 'n-dro dèi !** : Et construite avec des pierres de lorsque c'était écroulé et avec de la chaux, il n'y a pas du tout de ciment autour d'elle (sur ses murs) ! *(Skrigneg)* ; **Ha ra' surtoud !** : Et surtout de la chaux *(Kleden)*

- **Forn-ra(w)** : Four en chaux ; **Ur vorn-ra' na bet trôet c'hoazh a-raog ar vresel hag un tamm bihen goude memes** : Un four en chaux avait encore tourné avant la guerre et même un petit peu après *(Skrigneg)*

**RAZH / RAH** [rɑ:z] [raɦ] : [***razz*** 1499 ; ***rah*** 1659] n.m. (pl. **râed** ['rɑ:ᵊd-t] **rahed** ['raɦəd-t]) ; Rat

✗ *var.* : ***raied***

**Ar rahed 'us d'hom venn ha logod ha beb-sort, ya !** : Les rats au-dessous de nos têtes, de souris et toute sorte, oui ! *(Skrigneg)*

**RE** [re] : [vx. br. ***ro*** ; ***re*** 1499] préfixe / ad. / n. ; Sur- / Trop (de) / Excessif (-ve) / Excessivement / De façon excessive

**Ya ! Ma na rôet re dèi, ya !** : Oui ! S'il lui en avait trop donné (à elle), oui ! *(Skrigneg)* ; **Beñ pass re med bon, ma ket bet da choaj** : Ben pas trop mais bon, je n'avais pas eu le choix *(Lokarn)* ; **Re a draou zo war e gewr** : Il a trop de travail *(Plouïe)* ; **Laket vije an dud da bêo, pemp kant lur, oa ket re** : On avait fait payer les gens, cinq cents francs, ce n'était pas excessif *(Skrigneg)* ; **Gwelloc'h blij an neubeud daoñ (e)vid ar re** : Il pourrait faire bien plus que ce qu'il ne fait / Il en fait le moins possible *(Plouïe)* ; **Ah bremañ houlles re genin 'hat** : Là tu m'en demandes trop *(Plouïe)* ; **Pass re dew** : Pas trop gros *(Plouïe)* ; **Petram é ur lon re hross é** : Ou alors c'est que l'animal est trop gros *(Plouïe)* ; **(Re) yin é an a(v)el** : Le vent est (trop) froid *(Plouïe)* ; **Nin zo re vihen** : On est trop démuni *(Landelo)* ; **Ne oa ket re gri an amzer ?** : Le temps n'était pas trop rude ? *(Poullaouen)* ; **Ar pezh zo re brem(añ) oa re neubeud d'ar mar(e)-t(e) !** : Ce qu'il y a de trop de nos jours était trop peu à cette époque-là ! *(Kareis)* ; **Himañ noa choñjet duzhtu piw na gwraet se daoñ pé oare a-walc'h re petra noa gwraet a-raog** : Il avait de suite pensé qui avait pu lui faire ça puisqu'il ne savait que trop bien ce qu'il avait fait avant *(Kergrist)* ; **Pé vise kalz re (a) draou ?** : Quand il y avait beaucoup trop ? *(Plouïe)* ; **N'eus ke(t) tro-walc'h, re neubeud zo** : Il n'y a pas assez, trop peu *(Pleiben)* ; **Amañ pé vije re vije gwerzhet !** : Ici lorsqu'il y avait trop on vendait ! *(Berrien)* ; **Meus ket re din ma-hun !** : Je n'ai pas trop pour moi seul ! *(Landelo)* ; **Re vé rôet dê** : On leur donne trop *(Skrigneg)* ; **'H a an dour da re gozhañ** : Le liquide vieillit trop *(Skrigneg)* ; **Oh nann, kar nïent ket re o-hun 'è hañ !** : Oh non, car ils n'avaient pas non-plus trop eux-mêmes hein ! *(Kergloff)*

- **Be re da *ub.*** : Être supérieur à *qqn.* / Vaincre *qqn.* / Être trop fort pour *qqn.* ; **Ma vefe bet voien da vusuliñ nerzh ur bramm me oa sur la me zo re dec'h !** : S'il y avait eu un moyen de mesurer la puissance d'un pet j'aurais été sûr de vous battre ! *(Poullaouen)* ; **N'é ket drol oc'h kement-se re din** : Ce n'est pas étonnant que vous me dépassiez de tant *(Poullaouen)* ; **Re é dimp** : Il est trop fort pour nous *(Kergrist)* ; **Me meus pet lapoussou bihen, lar Yann, me zo re d'ar yar, me ta (a-)benn da horiñ (a)nê !** : J'ai eu des petits poussins, dit Yann, me suis plus fort qu'une poule, je suis capable de les couver ! *(Landelo)* ; **Honn(ezh) oa a-walc'h vid ur paotr, honn(ezh) war ar voudenn pe da lakad traou war ar bateus, ur paotr oa ket re doc'h hoñzh 'ha ! Ur plac'h ferm ha pounner sur ha lipet oa (me)mes-tra**: Elle valait autant qu'un homme, sur le gerbier ou à alimenter la batteuse, un homme ne lui était pas supérieur ma foi ! Une femme ferme et certainement lourde, elle clamsa quand-même *(Ponvel)*
- **Hanter-re** : Moitié trop / Bien trop ; **Hemañ neus un hanter-re labour evid un dèn** : Il a bien trop de travail pour un seul homme *(Plouïe)* ; **Un hanter-re 'houlles 'vid da lon** : Tu demandes bien trop (cher) pour ta bête *(Plouïe)*
- **Kalz-re** : Beaucoup trop ; **Da ma joñj oa kalz-re didru(e) deus ar merc'hed** : À mon avis on était beaucoup trop cruel envers les femmes *(Plouïe)*
- **Mond re war *udb.*** : Abuser de *qqchose* ; **War ar c'hrampouzh n'an ket re** : Je n'abuse pas trop des crêpes *(Plouïe)*

- **N'eus hini re e-bed** : Il n'y a personne en trop ; **Oh ! Mad é memes-tra ! N'eus hi(n)i re e-bed goude zo tri bugel, plass so !** : Oh ! C'est bon quand-même ! Il n'y personne en trop quand bien-même il y a trois enfants, il y a de la place ! *(Skrigneg)*
- **Pell re + *ad.*** : Bien trop + *ad.* ; **An eubeul tàè, brofitè toud hag an eubeul vis(e) pell re hross 'vi(d) ar gaseg dé zigass (a)naoñ war an douar** : Le poulain venait, il consommait tout et il était bien trop gros pour que la jument le fasse naître *(Kleden)*
- **Re divêd / Re zivêt** : Trop tard ; **Ha re zivêt môa laket 'nê** : Et je les avais mises trop tardivement (carottes) *(Laz)* ; **Re divêd oc'h deut da glask aha(n)on, n'on ket (e)vid pareiañ (a)ha(no)h** : Vous êtes venu me voir trop tard, je ne peux pas vous guérir *(Berrien)* ; **C'hwi peus goull(et) aha(n)on re divêd** : Vous m'avez demandé trop tard *(Kleden)*
- **Re-gorvad** : Indigestion / Trop grosse ventrée ; **Kreu(v)iñ a rign ga'r re-gorvad !** : Ils crèveront d'indigestion *(Lokarn)*
- **Re-govad** : Indigestion / Trop grosse ventrée ; **Ur re-govad meus gwraet** : J'ai fait une indigestion, trop mangé *(Plouïe)* ; **Un tamm re-govad neus gwraet** : Il a fait une belle ventrée *(Skrigneg)*
- **Re-oll** : Trop de tout ; **Gast nann 'vat ! Vïe ket ràet re-oll domp** : Putain non ma foi ! On ne nous donnait pas trop de tout *(Plonee)*
- **Re-wir** [re'vi:r] : Trop vrai (-e) ; **Ah ya, gwir é ! Re-wir é memes !** : Ah oui, c'est vrai ! C'est même trop vrai ! *(Plouïe)* ; **Ur jô a zerc'ha joñj ! Ha re-wir é an dra-s(e) !** : Un cheval se souvient ! Et ça c'est trop vrai ! *(Kareis)* ; **Me so 'hond da gonto un istor domp ha un' wir, re-wir !** : Je vais nous conter une histoire et une vraie, trop vraie ! *(Sant-Wazheg)* ; **Med hemañ zo mad-abominabl ! Med re-wir é heñ ?!** : Mais il est super bon ! Mais c'est trop vrai hein ?! *(Skrigneg)*

**RE** [re] : [***re*** 1499] pronom (parf. pl. **reou** ['reu]) ; Ceux / Celles / Les, de (ad. & poss.) / Paire(s) (lunettes, chaussettes, etc.)

**Be so re ar mod-se** : Il y en a des comme ça *(Motre)* ; **Med ba Poullaouen oa ur gomz-all c'hoazh (e)vi(d) re Blouïe** : Mais à Poullaouen il y avait encore un autre mot pour ceux de Plouyé *(Plouïe)* ; **An diw-all voa aet-kuit a-raog assames ga o re** : Les deux autres étaient parties en compagnie des leurs *(Plonee)*

- **Ar memes-re** : Les mêmes ; **N'é ket memes re** : Ce ne sont pas les mêmes *(Plouïe)* ; **A-wichou vije chikan pa vijer charr ar vapeur ha lod houllent ket lak(ad) o c'heseg da chechañ hag sell é re memes-re vije 'labour(a)d dalc'h-mad, houzoh walc'h** : Il y avait parfois de la chicane lorsqu'on tirait la batteuse à vapeur et certains qui ne voulaient pas faire tirer leurs chevaux et c'est donc toujours ceux des mêmes qui travaillaient, vous savez bien *(Skrigneg)*
- **Ar re-all / Ar re-ell** [are'al] [are'ɛl] : Les autres ; **Hag an Amerikaned, pelloc'h, na dastumet un neubeud re-all en ene** : Et, plus tard, les Américains en ont ramassé quelques autres là-bas *(Plouïe)*
- **Ar re-andikaped** : Les handicapés ; **D'ar mar(e)-se vije ket sellet deus ar re-andikaped !** : À cette époque-là on ne regardait pas les handicapés *(Kallag)*
- **Ar re-dostañ** : Les plus proches (dans l'espace) ; **Da roiñ d'ar re dostañ vije gwraet ha goud(e)-se hègn, pa lahegn o heñi, ràe un tamm demp-ni** : Pour donner aux plus proches *(Berrien)*
- **Ar re dre-amañ** : Ceux du coin ici ; **Hag ma gwas ha toud ar re dre-amañ a'h ee d'ar ba(l)iou in bissiklèt pe war o zreig, sete me ma destumet hemañ ba ma oto !** : Et mon mari ainsi que tous ceux du coin ici allaient dans les bals en bicyclette ou à pied, je l'avais donc ramassé dans ma voiture ! *(Skrigneg)*
- **Ar re en-dro** : Ceux des alentours ; **Kar forz pe-naos, ni n'eemp ket keid-se da haloupad è hag a anvee toud ar re en-dro, 'n-om anveomp !** : Car peu importe comment, nous nous n'allions pas tant que ça courir non-plus et nous connaissions tous ceux des alentours, nous nous connaissions ! *(Skrigneg)*
- **Ar re-gentañ** : Les premiers (-ères) ; **Goullet so bet diganiñ 'e ga tud ha meus rôet 'nê, ar re-gentañ** : Des gens m'ont également demandé et je leur ai donné les premiers *(Skrigneg)*
- **Ar re-gozh** [are'go:z] : Les vieux, les vieilles : Les anciens / Les vieux / Les parents ; **Ar re-gozh ouïent ket galleg** : Les anciens ne savaient pas le français *(Berrien)* ; **Male(ü)rus (e)vid ar re-gozh** : Malheureux pour les parents (/ les vieux) *(Skrigneg)* ; **Ar re-gozh ahan(o)h, ar re zo koshoc'h (e)vito(n)-m(e) un tamm bihen 'e deus choñj deus an dra-he c'hoazh** : Ceux d'entre vous qui sont âgés, un petit peu plus âgés que moi se souviennent encore de ça *(Skrigneg)*
- **Ar re-he / Ar re-s(e)** [a'rɛ̃h(e)] [a'rɛ̃s] : Ceux-là (celles-là) / Eux (elles) / Ils (elles) ; **Ar re-h(e) zo din, ar re-h(e) zo dit** : Ceux-là sont à moi, ceux-là sont à toi *(Berrien)* ; **Ya gast ! Me(d) (a-)benn-neuhe vise ket kalz deus ar reñ-se hañ !** : Oui putain ! Mais pour-lors il n'y en avait pas beaucoup hein ! *(Plouïe)* ; **Vïou, ar re-se zo re dorret** : Des œufs, ce sont des cassés *(Lannedern)* ; **Ar re-he n'oun ket gouest da wel (a)nê** : Ceux-là je ne peux pas les voir *(Plouïe)*
- **Ar re-h(e)-all** : Ces autres-là ; **Ha me yey d'o(be)r un atak (e)vi(d)oc'h, n'o ket doc'h d'hond war-wel ha me vrevo toud ar re-he-all** : Et j'irai faire une attaque pour vous, vous n'aurez pas à apparaître et je briserai tous ces autres-là *(Plonee)*
- **Ar re-m(añ)** [a'rɛ̃mə] [a'rema] : Ceux-ci (celles-ci) / Ils (elles) ; **Ar re-mañ** [a'rema] **zo bet gwelloc'h (e)vi(d) ar re-all dalc'h-mad** : Ils ont toujours été meilleurs que les autres *(Skrigneg)*
- **Ar re-mañ (a)han(o)h** : Vous autres ; **Bon ! Peus kemed preno tregont devezh-arad, ar re-mañ-(a)han(o)h ha ho preur breno tregont-ell** : Bon ! Vous n'avez qu'à acheter trente demi-hectares (15 h.), vous autres et ton frère achètera les trente autres *(Lokarn)*
- **Ar re-m(añ)-all** [re'mal] **Ar re-mañ-ell** [re'mɛl] : Eux autres ; **Lar(ed) d'ar re-m'-all 'h o(be)r 'n-heñi na gwraet !** : C'était dire aux autres de faire qu'il avait fait ! *(Kolloreg)* ; **Ha 'r re-m'-all, re kost(e) Plonee lare « diwan »** : Et ces derniers, ceux des environs de Plonevez, disaient « diwan » (germer) *(Laz)* ; **Hag e-se pugur neuhe ar re-m'-all ree ar bresel an eil d'egile** : Et donc car eux autres se faisaient alors la guerre *(Plonee)* ; **Ar**

**re-m'-all ne vint ket ene 'e** : Eux autres ne seront pas là non-plus *(Plonee)* ; **Ar re-mañou-all noa tri-pe(va)r bennaket, ar re-he oa e(rr)o bras (a-)benn-neuhe** : Eux autres avaient trois quatre, ils étaient devenus grands pour-lors *(Plonee)* ; **Ar re-m'-all a selle, ma haotr-kaezh** : Les autres regardaient, mon pauvre *(Skrigneg)* ; **Añfeñ boñ ar re-m'-all oa derc'het memes-tra 'è !** : Enfin bon on gardait les autres aussi tout de même ! *(Pluskelleg)* ; **Ba-lec'h oa ar mouded-kign oa moien d'ond ga'r c'harr da gargañ 'nê ha lec'h oa ar re-m'-all** : Là où il avait des mottes d'écobuage, on pouvait aller avec la charrette pour les charger et là où étaient les autres *(Brennilis)* ; **Ahe oa e(rr)o trizeg pe be(va)rzeg la ha tr(i)-ugent 'benn-neu'n hag 'neve passeet ar bresel, ar re-m'-ell oa uset o douar gate** : Là il avait atteint les soixante-treize ou soixante-quatorze (ans) pour-lors et la guerre récemment passée, eux autres avaient leur terre usée *(Ponvel)*

- **Ar re-varw** : Les morts / Les défunts ; **An Dieoul ha neuhe 'n otrou-Doue teue d'ar vered deus 'n nos 'vid dispartïañ ar re-varw, 'vid goûd piw 'h ay d'an ifern ha piw 'h ay d'ar barados** : Le Diable et alors Dieu venaient au cimetière la nuit pour départir les défunts, pour savoir qui ira en enfer et qui ira au paradis *(Ar Fouilhez)* ; **Beus da vennigañ ar re-varw** : Du buis pour bénir les défunts *(Poullaouen)*
- **Ar re-vihen** : Les petits ; **Re-gozh ha re-vihen neuhe !** : Les vieux et les petits alors ! *(An Uhelgoat)*
- **Ar re-vras** : Les grands (& gens importants) ; **(A-)benn ar fin voa passeet toud ar segneurien, toud ar re-vras** : Pour finir tous les seigneurs étaient passés, tous les grands *(Plonee)*
- **Ar re-yowank** : Les jeunes ; **Foar ar re-yowank** : La foire des jeunes *(An Uhelgoat)*
- **Be deus ar re + *ad.*** : Faire partie de(s) / Être un de(s) ; **Oa ket deus ar re-wellañ** : Ce n'était pas un des meilleurs *(Plouïe)*
- **Ospital ar re-gozh** : (l') Hospice ; **Me meus ket kasset anê d'an ospital ar re-gozh hañ !** : Moi je ne les ai pas envoyés à l'hospice hein ! *(Skrigneg)*
- **Re- + *adj.*** : Des + *adj.* ; **Friket nije 'nê, pugur ma renket 'h aretal ha reiñ plass dê ha oagn é treujiñ « kakakakakakak ! » seizh da-heul an tad hag ar vamm ! Re-wenn !** : Il les aurait écrasés, puisque j'ai dû m'arrêter et leur donner la place alors qu'ils traversaient « kakakakakakak ! » sept à la suite du père et de la mère ! Des blancs ! *(Skrigneg)* ; **Re-vihen meus ket douget kalz** : Je n'ai pas porté beaucoup de petites *(Plouïe)* ; **Taoliou, kadoriou ha pezh oa emm ! Re-vraw** : Des tables, des chaises et ce qu'il fallait ! Et des belles *(Plouïe)* ; **Ya, kar wichou vé gwel(et) re-dew 'ha ! Paotr-kaezh ! Ken a teu ar c'hig, an eil machin war-horr(e) egile** : Oui, car parfois on voit des grosses ma foi ! Mon pauvre ! Si bien que la chair, l'un par-dessus l'autre (bourrelets) *(Skrigneg)*
- **Re-gêr** : (des) Villageois / (des) Citadins ; **Ha gou(de)-se viser 'h o(be)r chistr deus an noñs, toud ar re-gêr ! Ba du-m(añ) oa ur pressouer** : Et ensuite on faisait du cidre la nuit, tous les villageois ! Chez moi il y avait un pressoir *(Lannedern)* ; **Ba keme(n)t kêr oa toud oa un' bennaket, ka(ji)mant-sur mïoc'h penvidig 'vid ar re-all ha' na liñseniou espress 'vi(d) an dra-he ! Ga dantelezh ha-traou hag a breste d'ar re-gêr pé vije un' marw** : Dans quelque village que ce soit il y avait quelqu'un, très certainement plus riche que les autres, qui avait des draps exprès pour ça ! Avec dentelles et tout, il prêtait aux villageois lorsqu'il y avait un mort *(Berrien)*
- **Re- + *hano familh*** : Les + *nom de famille* ; **Oa keme(d) ur feurm ha oa re-Sibéril barzh** : Il n'y avait qu'une ferme et les Sibéril y habitaient *(Skrigneg)*
- **Reou-gozh** : Les anciens ; **Reou-gozh 'h anee (aha)non (a)boe oan kañfard, oa ket problem e-be(d)** : Les anciens me connaissaient depuis que j'étais gamin, il n'y avait aucun problème *(Kalaner)*
- **Re-zu** : Des noirs ; **Ha an dra-he zo un tammig hag a vé lar(e)t Chinatown, ur machin powr pet(r)a ! Kalz Chinoaied hag a bep-sort : Re-zu oa kalz ahe !** : Et ça c'est un petit peu ce qu'on appelle Chinatown, un truc pauvre quoi ! Beaucoup de Chinois et de toute sorte : Là y avait beaucoup de noirs ! *(Ar C'hastell-Ne)*

**REAL** [rɛːl] : [***real*** 1499] n.m. ; Réal (25 centimes de franc)

**Pe(va)r real** : Quatre réaux (= 1 franc) *(Plouïe)* ; **A-wechou vïe rôet ugent real** : Parfois on donnait vingt réaux (= 5 francs) *(Plouïe)* ; **Ha c'hwec'h real meus laket ba dow-all a-raog** : Et j'ai mis six réaux dans deux autres auparavant *(An Uhelgoat)* ; **Dow-ugent lur bemde a honeen memes-tra hag ugent real a gouste ma lein din, (me)mes-tra oa ket ken vall-te !** : Je gagnais quand-même quarante francs par jour et mon repas me coûtait vingt réaux, ce n'était quand-même pas si mal ! *(Brennilis)* ; **Goell-bïer vise hag a vise prenet pe(va)r real pe c'hwec'h real matre'n, sed a vise laket hezh hag an de war-lerc'h neu'n, benn-neu'n hi vise gôet mad** : Il y avait de la levure que l'on achetait peut-être quatre réaux ou six réaux, on la mettait donc et alors le lendemain, pour-lors elle avait bien poussé *(Ponvel)*

**REBECH** ['reːbɛʒ-ʃ] : [***rebeig*** 1519] vb. ; Reprocher

**Hemañ vé rebechet daoñ be debet re a yir** : On lui reproche d'avoir mangé trop de poules *(An Uhelgoat)* ; **Rebech mann e-bed d'i wreg** : Ne rien reprocher à sa femme *(Skrigneg)*

**RECHETAÑ / RICHETAÑ / RUCHETAÑ** [re'ʃɛtə] [ri'ʃɛtə] [ry'ʃɛtə] : [***rechetiñ*** 1992] vb. ; Rendre / Vomir

✗ *syn.* : ***chetañ***

**(A-)wichou an dud a'h ee pell, mamm-gozh oa bet n'onn ket pe-geid ha nije dalc'h-mad poan-gov ha ruchete** : Parfois les gens allaient loin, grand-mère était allée je ne sais combien de fois, car elle avait constamment mal au ventre et qu'elle vomissait *(Skrigneg)* ; **Me ma richetet ahe** : Moi j'avais vomi là *(Plouïe)*

**RÈC'HAL** ['rɛ̀ɦəl] : [***réc'hi*** 1732] vb. ; Chercher des noises / Quereller

✗ *syn.* : ***klask afer, klask cheu***

**Vé keme(d) à rèc'hal dalc'h-mad !** : Il ne fait toujours que chercher des noises ! *(Skrigneg)* ; **Krog é-hemañ da rèc'hal 'darr(e) !** : Il commence encore à chercher des noises ! *(Skrigneg)*

**RÈC'HER** ['rɛ̀ɦər] : n.m. (pl. **-ien** [rɛ̀'ɦɛrjən]) ; Querelleur

**Ya, hezh so ur rèc'her !** : Oui, c'est un querelleur ! *(Skrigneg)* ; **Kalz rèc'herien oa amañ !** : Il y a ici beaucoup de querelleurs ! *(Skrigneg)* ; **Ur rèc'her, ya, an hi(ni) vij(e) klask cheu** : Un querelleur, oui, celui qui cherchait des noises *(Skrigneg)*

**RED** [reːd-t] : [vx. br. ***ret***] ad. & n. ; Nécessaire / Obligatoire / & Nécessité

**Red é dit rabatañ** : Il faut que tu baisses les prix *(Plouïe)* ; **Ah ! Red oa o(be)r se !** : Ah ! Il fallait faire ça ! *(Skrigneg)* ; **Hem(añ) ra keme(d) jilou, red é daoñ kontañ demp un tamm 'è** : Il ne fait qu'écouter, il faut qu'il nous parle un peu aussi *(Skrigneg)* ; **Med a-wechou vise red da reiñ kalz marc'hadmatoc'h deus ar loned** : Mais parfois on était obligé de tirer un moins bon prix des bêtes *(Plouïe)* ; **Red é (stokañ / stropañ) pé vé emm arc'hant** : On est obligé de brader quand on a besoin d'argent *(Plouïe)* ; **Pé vise red a-wechou visemp pedet d'hond d'un tu bennaket** : Parfois lorsqu'il fallait on nous priait d'aller d'un côté quelconque *(Plouïe)* ; **Ga'n dañsou-all é red dit kaoud un'-ell da zond dre amañ 'gi(s)-mañ barzh** : Dans les autres danses il te faut une autre pour rentrer par ici comme ça *(Plourac'h)* ; **Vïe red dit lak da vrabañ (e)vid ober boem so da ve plén a-peu-prè ha-toud** : Tu étais obligé de mettre ton brabant pour rendre des sillons à peu près réguliers et tout *(Plouïe)* ; **Ar re-he n'é ket red bi estonet gwel (a)nê, kar ar re-he é dru o ginou** : Il ne faut pas être étonné de les voir, car ce sont des gens qui se la racontent *(Lokmarïa)* ; **Red dit krigiñ war ar vicher** : Il faut que tu commences à apprendre le métier *(Kalaner)* ; **Med red oa da ma zad kaoud 'ha(n)on da soukour (a)naoñ bepred** : Mais mon père devait m'avoir pour l'aider en tout cas *(Ponvel)* ; **Ma zalc'h da glask cheu ganin vo red din stinou e fass daoñ** : S'il continue de me chercher des noises je vais devoir lui rétamer sa face *(Rostrenn)* ; **Med ar re-s(e) oa bet red kass (a)nê da Gemper toud** : Mais il fallut envoyer tout ça à Quimper *(Plouïe)* ; **Red 'o dec'h mond da ziwall ar saout da di ho tud kozh** : Il faudra que tu ailles garder les vaches chez tes grands-parents *(Lokarn)* ; **Hag a vije red a-peu-prè d'o(be)r war-dro kant fagod pad an devezh** : Et il fallait à peu près faire aux alentours de cent fagots la journée *(Skrigneg)* ; **Oh bah ! Ar re-m(añ) (e)ma toud an anduilh, gwelloc'h red 'o din kuañ 'nê !** : Oh pff ! Ce sont eux qui ont toutes les andouilles, il vaudrait bien mieux que je les cache ! *(Skrigneg)* ; **Ah ! Hezh-all oa red daoñ mond da lared lar vïe bet ar saout war ar gwinizh ahe...** : Ah ! L'autre, il était obligé d'aller dire que les vaches étaient allées sur le blé là... *(Lokmarïa)* ; **Ma ! Hoñ oa red dèi mond da wel** : Eh bien ! Il a fallu qu'elle aille voir *(Skrigneg)* ; **Ar re-he é red da lar toud dê !** : Il faut tout leur dire ! *(Skrigneg)* ; **Ha amañ bremañ 'ha 'o red dit labourad hañ !** : Et ici maintenant ma foi il te faudra travailler hein ! *(Karnod)* ; **Red a vé dê kaoud, ar re-he ree tro ar c'hêriou dre-amañ da blam da gaoud o bann'h !** : Il leur faut, ils faisaient le tour des villages par ici afin d'avoir leur coup (à boire) *(Skrigneg)*

**RED-KOV / RED-KORV** [ret'koːv-f] [ret'kɔrv-f] : [***réd-kôf*** 1850] n.f. ; Courante (diarrhée)

**Hag ar jistr-douss vije ket evet kalz 'e, evet vije un tamm, tañveet a vije mod-se hag azhpenn-se, laret a vije oa ket re vad met(r)amant a dapeches ar red-korv** : On ne buvait beaucoup le cidre doux non-plus, on en buvait un peu, on goûtait comme ça et de plus, on disait que ce n'était pas trop bon auquel cas tu attrapais la courante *(Skrigneg)*

**REDEG / REDIÑ / RIDEG** ['reːdəg-k] ['reːdi] ['riːdəg-k] : [vx. br. ***retec*** ; ***redec*** 1499] vb. ; Courir / Couler (eau)

**Ar re-mañ red (e)vel merien** : Ils courent comme des fourmis *(Poullaouen)* ; **Eürusamant ar veunteun a gontinüe da rediñ** : Heureusement la fontaine continuer de couler *(Skrigneg)* ; **Me(d) ahe gis-s(e) neuhe vïe gwraet gwéchou ha vïe laket dour da redeg war toud ar prajeier bram d'ar yeot dé bouss(añ) founnissac'h** : Mais alors là on faisait des ruisseaux et on faisait couler l'eau sur tous les prés afin que l'herbe pousse plus vite *(Sant-Wazheg)* ; **Ur veunteun oa hag ne zisec'he ket ! Na deuh an hañw na deuh ar gooñ, n'eus ket bet gwel(et) biskoazh ! Ahe vije an dour redeg dalc'h-mad** : Une fontaine qui ne s'épuisait pas ! Ni l'été, ni l'hiver, ça n'a jamais été vu ! L'eau y coulait constamment *(Skrigneg)*

- **Gwelloc'h ur had tapet / (E)vid diw é redeg** : Mieux vaut un lièvre attrapé / Que deux qui courent (c-à-d. Un tiens vaut mieux que deux tu l'auras) *(Plouïe)*
- **Karrig a dro a denn bro / Karrig a red na bad ket** : Petite charrette qui tourne tire un pays / Petite charrette qui court ne tient pas (c-à-d. On ne peut pas aller plus vite que la musique) *(Plouïe)*

**REDEG-KOUE** ['reːde,kuwe] : [***redec ar c'hoüez*** 1732] vb. ; Couler la lessive

**Redeg-koue vis(e) lar(e)t ha vise taol(et) an dilhad barzh ha taol(et) dour tomm barzh, me(d) an dra-s(e), me meus gwel(e)t kann(o) an dilhad ba'r reñ-s(e), med pé oan yowank-tre ! Ha é pe(va)r-ugent la so** : On disait couler la lessive et on y déversait le linge et on y déversait l'eau chaude, mais ça, moi j'ai vu laver le linge dans ceux-là, mais lorsque j'étais très jeune ! Et c'était il y a quatre-vingts ans ! *(Kareis)*

**REDISSÏON** [redi'sijən] : n.f. ; Reddition

**Ene noant sinet ar redissïon ba-kichenn an hent 'n ene** : Ils y ont signé la reddition à proximité de la route *(Plouïe)*

**REDOUBLAÑ** [rø'du.blə] : [cf. ad. ***redoublet*** 1633] vb. ; Redoubler

✗ *cf.* : ***doublañ***

**C'hwec'h la on bet ba'r skoul, c'hwec'h la ha ma bet ar sertifikad, ma ket bet redoublet gwech e-bed !** : Je suis allé à l'école pendant six ans, six ans et j'ai obtenu le certificat, je n'avais jamais redoublé *(Brennilis)*

**REFLECHAÑ / REFECHAÑ** [re'fleʃə] [re'feʃə] : [***reflechañ*** 1992] vb. ; Se remettre d'une maladie

**Refechet é bremañ** : Il est maintenant remis de sa maladie *(Poullaouen)*

**REFLECHISSAÑ** [refle'ʃisə] : vb. ; Réfléchir

**Heñw neus reflechisset** : Il a réfléchi *(Lannedern)* ; **Ar paotr pihen reflechisse** : Le petit garçon réfléchissait *(Kergrist)* ; **Oh, med ase zo ur bern, med benn-neu'n é red dit-te reflechissañ benn hataped ar re-se toud adarre !** : Oh, mais là il y en a un tas, mais pour-lors il te faut réfléchir d'ici à tous les retrouver à nouveaux ! *(Plourac'h)* ; **Ya-ya, med an dra-he goude memp bet reflechisset ha an dra-he oa gwech-all ar vêleien** : Oui, oui, mais après nous avons réfléchi à ça et c'était autrefois les prêtres *(Berrien)* ; **Med 'benn-neu'n vé daw d'an nén da reflechissañ, da repetañ 'nê un neub(eu)d devejou war-añves ! Ur programm !** : Mais pour-lors il faut réfléchir, les faire répéter quelques jours à l'avance ! Tout un programme ! *(Poullaouen)*

**REFORMAÑ** [re'fɔrmə] : [***reformi*** 1659] vb. ; Réformer

**Ma zad oa bet reformet** : Mon père fût réformé *(An Uhelgoat)*

**REFRAKTER** [re'fraktər] : n.m. (pl. **-ien** [refrak'tɛrjən]) ; Réfractaire

**Mamp dessidet lar heñi (e-)bed (a)ha(no)mp oa aet da 'n-om eñskriviñ ! Da-houde oamp refrakterien toud ! Refrakterien STO, gouest an Alamanted d'ond da dape(d) (a)ha(no)mp ha kass (a)ha(no)mp d'an *Allemagne* !** : Nous avions décidé que aucun d'entre nous n'irait s'inscrire ! Nous étions par la suite tous réfractaires ! Des réfractaires STO, les Allemands étant capable de nous prendre et de nous envoyer en Allemagne *(Plouïe)*

**REGALAÑ / REGALIÑ** [re'gɑːlᵃ] [re'gɑːli] : vb. ; Régaler / Payer à boire

◆ Payer à boire ; **Oh ! Me dap un' beb sul, ar mo(d)-se ga(v)on da regaliñ ma c'hamaraded pa 'h añw d'an ostaliri !** : Oh ! J'en prends un chaque dimanche, ainsi je trouve de quoi payer à boire à mes amis lorsque je vais au bar ! *(Skrigneg)*

◆ Régaler ; **Eh ! N'ouzoh ket ga petra c'hoazh a 'n-om regalon ? Gad ar yod-siled** : Eh ! Vous ne savez pas avec quoi je me régale ? Avec la bouillie d'avoine *(Skrigneg)* ; **Pa mé c'hoant da 'n-om regalañ, pa ven ma-hun rañw an dra-he, ale hop ! Un neub(eud) patates kig-sall ha ga un tamm ognon pe chalotes 'e ba'r foñs, ur volennad laezh-ribout, me lar dit ya ! Me 'n-om regal ga'n dra-he !** : Lorsque je veux me régaler, lorsque je suis seule je fais ça, allez hop ! Quelques patates au lard accompagnées d'un ognon ou d'échalotes dans le fond, une bolée de lait ribot, je te le dis oui ! Je me régale avec ça *(Berrien)*

**REGENN** [reːgən] : [***reguenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [re'gɛnu]) ; File indienne / Rang / Rayon

**Amañ oa diw regenn a chadennou** : Il y avait ici deux rangs de chaînes *(Skrigneg)* ; **(E)vel bemde oamp laket war diw regenn** : Comme tous les jours nous étions rangés en file indienne *(An Uhelgoat)*

**REGL** [rɛgl] : n.f. ; Règle

**Hag ar regl zo ba ma buro** : Et la règle se trouve dans mon bureau *(Poullaouen)* ; **Passeal ar regl war ar bord blame da vusuliñ (a)naoñ just** : Passer la règle sur le bord pour le mesurer précisément *(Poullaouen)*

**REGLAMAÑCHOU** [rɛgla'mɑ̃ʃʃu] : n.pl. ; Règles (menstruations)

✗ *syn.* : ***amzeriou***

**Ha lod-all lare a 'n-om ga(v)e dougéres pad hi reglamañchou, vije reglamañchou ganti** : Et d'autres disaient qu'elle se retrouvait enceinte pendant ses règles, elle avait ses règles *(Skrigneg)*

**REGULAÑ** [re'gyːlə] : vb. ; Réguler (la charrue)

**Ha c'hwi regul ga heñzh (e)vel peus c'hoant deus ar mod da jech ar c'herseg deus ar boemou peus c'hoant d'o(be)r** : Et tu régules grâce à lui comme tu veux la manière de tirer les chevaux selon les sillons que tu veux faire *(Kleden)* ; **Heñzh regulo an ar deuh ar mod da jecho ar c'herseg** : Et il régule la charrue selon la manière de tirer les chevaux *(Kleden)*

**REGULATER** [regy'latər] : [***regulator*** 1992] n.m. (pl. **-iou** [regyla'tœrju]) ; Régulateur (de charrue)

**Ha goud(e)-se neu'n ar sparl bras oa ur gid ha heñzh é ar regulater** : Et donc ensuite le grand palonnier était le guide et c'était le régulateur *(Kleden)*

**REGULIER** [re'gyljər] : ad. ; Régulièrement

**Ma pije lesket ar paotr da zond d'ar skol bemde, regulier, neuhe hallche kaoud e sertifikad (a-)benn fin ar bla** : Si vous aviez laissé le garçon venir à l'école tous les jours, régulièrement, il pouvait obtenir son certificat d'ici la fin de l'année *(Berrien)*

**REION** ['rɛjən] : [***rayen*** 1633] n.m. (pl. **-ou** [rɛ'jɔ̃ːnu]) ; Rai / Rayon

**Ar reñ-s(e) vis(e) lak(et) an eil ba egile ha vis(e) en-dro ha vise lak(et) ar reionou neu'n ba un' beb ar mar(e)** : On les mettait l'un dans l'autre et ils étaient autours, puis on mettait alors les rayons dans un de temps en temps *(Kareis)* ; **Ar reionou, ah ya... Ha gwech-ell vise un deñn ba beb parres a-peu-prè ha vise 'h o(be)r an**

**dro da renkañ an traou dê toud !** : Les rais, ah oui… Il y avait autrefois une personne dans chaque paroisse à-peu-près qui faisait le tour pour tous les réparer ! *(Kareis)* ; **An dra-s(e) oa koat ! Ha vise gwraet toullou barzh ha lak(et) ar reionou barzh, ase ha d'ond am(añ)** : C'était du bois ! On y faisait des trous et on y mettait les rayons, là pour aller ici *(Kareis)*

**REI-TAL** [rɛj'tɑ:l] : ad. ; Tout de suite (cf. **RAG-TAL**)

**REIZH** [(r)rɛjz-s] : [gaul. ***rectu-***, ***rextu-*** ; vx. br. ***reith***] ad. ; Docile / Doux (-ce) / Habitué (-e)

**Saout reizh** : Des vaches dociles *(Plouïe)* ; **Reizh on d'o(be)r se** : Je suis habitué à faire ça *(Kergrist)* ; **Loned reizh kwa a-peu-prè, aes da labourad** : Des bêtes à-peu-près dociles, faciles pour travailler *(Plouïe)* ; **Ur marc'h reizh partoud, reizh ba'r limon** : Un cheval docile partout, docile dans le limon *(Poullaouen)* ; **Me(d) lod n'houllent ket, oagn ket reizh d'o(be)r ha lod na mïoc'h owen 'vi(d) a boan** : Mais certains ne voulaient pas, ils n'étaient pas dociles et certains avaient plus de peur que de mal *(Skrigneg)* ; **Daw oa kaoud forz nerzh (e)vid o(be)r ha kaoud keseg reizh ha trankil ha' chilow ar gomz** : Il fallait avoir beaucoup de force pour faire et avoir des chevaux dociles et tranquilles qui obéissent à la parole *(Plouïe)* ; **N'ounn ket 'heñw int reishoc'h (iv)e ha divounn a'h agnt hag ar re-he sentint ket koulz (e)vel a ra un lon-keseg (iv)e** : Je ne sais pas si elles sont également plus dociles et elles vont lentement et elles n'obéissent pas autant qu'un cheval non-plus *(Skrigneg)* ; **Ma vïent reizh renke kaoud diw penn-ha-penn, med ur gordenn ga peb-hañi** : Si elles étaient tranquilles il fallait avoir deux à la suite, mais une corde à chacune *(Sant-Wazheg)* ; **Oa ur gaseg du-mañ ha' oa reizh ha hou(zh) oa digourdi ha ma zad a bassee dre dan d'hi c'hov, n'ouzon ket ped kwich ha na vouje ket 'n tro(a)d ! In mod e-be(d) !** : Il y avait chez moi une jument qui était docile et dégourdie, mon père passait par-dessous son ventre, je ne sais pas combien de fois et elle ne bougeait pas le pied ! D'une aucune manière ! *(Skrigneg)*

- **Ur chô tik welè un dèn ba e vrassente normal hag ur chô reizh welè un dèn seizh kwech brassoc'h 'vid a oa** : Un cheval vicieux voyait une personne à sa taille normale et un cheval docile voyait une personne sept fois plus grande qu'elle ne l'était *(Poullaouen)*

**REJIMANT / REJUMANT / RUJUMANT** [re'ʒi.mən] [r(e/y)'ʒy.mən] : [***regimen*** XVI] n.m. (pl. **rejimañchou** [reʒi'mɑ̃ʃu] **rujumañchou** [ryʒy'mɑ̃ʃu]) ; Régiment

**Ahe oa ur rejumant ba Plouïe ha an heñi-all oa ba bourk Lokmarïa** : Il y avait là un régiment à Plouyé et l'autre était au bourg de Locmaria-Berrien *(Plouïe)* ; **Hañw oa ba ur rejimant kolonial, *le deuxième colonial* ba Brest amañ** : Il avait été dans un régiment colonial, le deuxième colonial ici à Brest *(An Uhelgoat)* ; **Ha pé oan aet d'ar rujumant ma ka(v)et ur c'hamarad just a-walc'h hag a sone bañjo** : Et lorsque j'étais parti au régiment j'avais trouvé un copain justement qui jouait du banjo *(Skrigneg)* ; **Setu oa pevar rujumant Alamanted en-dro demp amañ gi-mañ !** : Il y avait donc quatre régiments d'Allemands autour de nous ici-même ! *(Skrigneg)* ; **Ur rujumant oa ba'h ar minïou bihen** : Il y avait un régiment dans les petites montagnes *(Skrigneg)* ; **Hag ar rujumañchou neuhe, ar re-he bassee kajimant bemde ba an tïer** : Et alors les régiments, ils passaient quasiment chaque jour dans les maisons *(Skrigneg)*

**REJÏON** [re'ʒijən] : [***region*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [re'ʒjɔ̃:nu]) ; Région (cf. **KORN-BRO** ; **BRO** ; **TRO**)

**Sell o c'han pe o meusik ne rey ket tre memes-mod kanet (e)vid gavotenn rejïon Uhelgoat petramed gavotenn rejïon Kereis** : Donc leur chant ou leur musique ne sera pas tout à fait chanté de la même façon pour la gavotte de la région d'Huelgoat ou celle de la région de Carhaix *(Plourac'h)*

**REKISISSIONIÑ** [rekizi'sjɔ̃:nə] : vb. ; Réquisitionner

**Rekisissionet oa bet an dow gamïon d'hond d'ar vresel** : Les deux camions furent réquisitionnés pour aller à la guerre *(An Uhelgoat)*

**REKOURIÑ** [re'ku:ri] : [***rekour*** 1622 ; ***rekourein*** 1744] vb. ; Être un recours / Être d'un grand secours

**Set(e) ar mod-se ahe vé teil munud, sete oñ rekouret ga an dra-he !** : Ainsi donc comme ça on a du fumier fin, ça m'est donc d'un grand secours ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! Rekouriñ res aha(n)on ! Me 'ha meus ket c'hoant d'hond di, ur plac'h koant é 'ha ! Med meus ket c'hoant in mod e-bed !** : Oh ! Tu m'es d'un grand secours ! Ma foi je ne veux pas y aller, c'est une belle femme ! Mais je ne vaux absolument pas ! *(Skrigneg)*

**REKREASSÏON** [rekrea'sijən] : n.m. (pl. **-rekreassionou** [rekrea'sjɔ̃nu]) ; Récréation

**Wichou vijemp kass(e)t pad ar rekreassïon da zespun dorifored !** : On nous envoyait parfois ramasser des doryphores pendant la récréation ! *(Skrigneg)* ; **Ba'r skoul oa ket droed da gaoseal brezhoneg ba'r c'hour, ba ar rekreassionou oa daw kaoseal galleg ! Oa ket aesed ! Tou'n dud gaosee brezhoneg…** : On n'avait pas le droit de parler breton à l'école dans la cour, en récréation il fallait parler français ! Ce n'était pas évident ! Tout le monde parlait breton… *(Kergloff)*

**REKUL / RUKUL** ['rekyl] ['rykəl] : [***rukul*** 1992] ad. ; À reculons

**Da gouel ar Chandelour, ma vise gwelet an heol 'kreis-tre an diw overenn 'h ee ar lous rukul-kàer ba i doull** : Le jour de la Chandeleur, si on voyait le soleil juste entre les deux messes le blaireau partait à reculons dans son terrier *(Lokarn)* ; **Ha vije 'vi(d) laka(d) hezh a-dreñw ha pa vij(e) komañs(e)t d'ond e-barzh vij(e) tenne(t)-hezh kuit blame(d) dèi da rekuliñ neuhen ba'r breiou** : C'était pour le mettre derrière et lorsqu'il commençait à entrer, on l'enlevait pour qu'elle recule alors dans les brancards *(Skrigneg)*

**REKULAÑ / RUKULAÑ** [re'ky:lə] [ry'ky:lə] : [***reculaff*** 1499] vb. ; Reculer (cf. **KULAÑ** ; **SOUSAÑ**)

**Ha 'tee-heñw trem(a) an don, med c'hwi renk bi digourdi ba-dreñw da jañch tu d'an ar ha vounnus, kar (a-)wechou vé daw doc'h rekulañ (a)nèi, digass (a)nèi (a-)dreñw** : Il venait jusqu'au fond mais, tu devais être dégourdi derrière pour retourner la charrue et rapidement, car parfois il te faut la reculer, l'amener en arrière *(Kleden)* ; **Matre'n oa bet-heñw un hanter-eur pe tri-c'hard eur rekul traou ba'r hrañj** : Il avait été peut-être une demi-heure ou trois quarts d'heure à reculer des trucs dans la grange *(Kleden)*

**REKUPERIÑ** [reky'pè:rə] : vb. ; Récupérer

**Houzh na rekuperet a-peu-prè pe(va)r-u(ge)nt war-c'hant deus hi yec'hed ha deus hi kapassite** : Elle avait récupéré à-peu-près quatre-vingts pour-cent de sa santé et de sa force physique *(Kleden)* ; **Med ar mo(d)-s(e) vis(e) gwraet ha vis(e) soufret ar goloenn ha rekuperet ar mel ba fin mis-est, komañsamant mis-chengol(o)** : Mais sinon on faisait et on soufrait la ruche et récupérait le miel à la fin août, début mois de septembre *(Kleden)*

**RELEG** ['re:ləg-k] : [vx. br. ***relec*** ; ***rellec*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [rele:gu] **relegeier** [rele'gɛjər]) ; Vestige

**Ar relegeier deuh ar maneriou** : Les vestiges des manoirs *(Landelo)* ; **Bon, tan Landelo pé vïe, pugur teue tro ar relegou ha teue da veked ar pont** : Bon, en dessous de Landeleau lorsqu'il y était, puisqu'il venait vers les vestiges et jusqu'au pont *(Kolloreg)*

**RELÏAÑ** [re'lijə] : [***reliaff*** 1499] vb. ; Relier

**Deus amañ tàè ur varr(e)nn-hou(a)rn hag e am(añ) vis(e) ur varr(e)nn oa as(e) dé relïañ houm(añ) c'hoazh !** : Une barre de fer venait d'ici et ici il y avait une barre qui était là pour encore relier celle-ci *(Karais)* ; **Ha (e)tre bep-heñi, deus ar sparl vis(e) ur varr(e)nn-hou(a)rn ha' relïè toud ar manèj ! Hag a harzè ar c'heseg d'ond (d)indanne, ar c'heseg vise staget ba'r penn** : Et entre chacun, il y avait une barre de fer reliée au palonnier qui reliait tout le manège ! Et qui empêchait les chevaux d'aller dessous, les chevaux étaient attachés au bout *(Karais)*

**RELIJÏON** [reli'ʒijən] : [***religion*** 1499] n.f. (pl. **relijionou** [reli'ʒjɔ̃nu]) ; Religion

**« Labour-sul, labour nul » pugur oa bet difennet, 'houzes a-walc'h, ga'r relijïon labourad d'ar sul** : « labour-sul, labour nul » puisque c'était défendu, tu sais bien, par la religion de travailler le dimanche *(Plouïe)* ; **Ma é dam d'ar relijïon é trist walc'h gwel an dra-he** : Si c'est à cause de la religion c'est triste de voir ça *(Pleiben)*

**RELUKAD** [re'lykəd-t] : vb. ; Reluquer

**Reluket (a)nèoñ mat c'hoa(zh)** : Elle l'avait encore bien reluqué *(Plonee)*

**REMAMBRAÑ** [rø'mɑ̃mbrə] : vb. ; Remembrer

**Mod Pennanec'h oa tri dïegezh memes-mod hag a oagn ba'r memes sekteurien, oa ket daw remambrañ 'nê** : Ainsi à Pennanec'h il y avait trois fermes identiques qui étaient dans les mêmes secteurs, on n'était pas forcé de les remembrer *(Lannedern)*

**REMERKAÑ** [re'mɛrkə] : [***remercqi*** 1732] vb. ; Remarquer

**Oh ya, int so bet remerket** : Oh oui, on les a remarqués *(Poullaouen)* ; **(A-)benn ar fin oaint remarket ba'h Paris michañs é hond hag é tond** : Ils avaient probablement fini par être remarqués à Paris en allant et venant *(Plouïe)* ; **Ah ! Be sirivus 'ha damaig ! Faot ket dit a'ha vi remerket mesk ar re-all** : Ah ! Sois sérieux tout à l'heure ! Il ne faut pas de tu te fasses remarquer parmi les autres *(Skrigneg)*

**REMERSÏAÑ** [rømɛr'sijə] : vb. ; Remercier

**Oh ma Doue ! Remersïañ rañw 'han(o)h otro !** : Oh mon Dieu ! Je vous remercie monsieur ! *(Skrigneg)* ; **Remersïañ rañw 'han't memes-tra d'ond da wel 'ha'on mod-se** : Je te remercie quand-même de venir ainsi me voir *(Skrigneg)* ; **Remersïañ rañw 'han(o)h ! Remersïañ mad ! Da veañ gwraet ur mab mod a heus gwraet !** : Je vous remercie ! Vous remercie bien ! D'avoir fait un fils comme vous avez fait ! *(Skrigneg)*

**REMM** ['rɛm] : [***rem*** 1499] n.m ; Rhumatisme(s)

- **Kaoud (ar) remm** : Avoir des rhumatismes ; **D'ar mar(e)-se na-hègn ar remm, amañ oa tud ha' na remm 'è, oa'i ket he-hun, gis bremañ kwa !** : À cette époque ils avaient des rhumatismes, il y avait ici des gens qui avaient aussi des rhumatismes, elle n'était pas seule, comme de nos jours quoi ! *(Ar Fouillez)* ; **Ha na remm ha oa ket 'vid plegañ na displegañ he zoworn kin ha na poan sè chervich an dud deus ar c'hontouar** : Elle avait des rhumatismes et ne pouvait plus ni plier ni déplier ses mains, donc elle avait du mal à servir les gens au comptoir *(Ar Fouillez)*
- **Tap(ed) ar remm ba** : (Attraper / Contracter) des rhumatismes (à/aux / dans) ; **Ha 'kreis-toud trôet-fall 'n traou, hei na tap ar remm ba he zoworn** : Et tout à coup ça avait mal tourné, elle avait attrapé des rhumatismes aux mains *(Ar Fouillez)*

**REMONTO** [rø'mɔ̃nto] : vb. ; fig. Remonter

**Deuh an noñs vis(e) ur bann'h lambig ha heñzh oa (e)vi(d) remont(o) an dud** : Le soir il y avait un coup de lambig et c'était pour remonter les gens *(Kleden)*

**REMÜIÑ** [rø'myːi] : [***remuyaf*** XVIᵉ ; ***remuiff*** 1633] vb. ; Remuer

✗ *syn.* : ***difrekañ, fichla, fistoulad***

**Goûd a reegn remüiñ o zreid !** : Ils savent remuer leurs pieds ! *(Plourac'h)* ; **An daňs-a-dro, se bermet d'an dud d'azaleg eint kap da (e)n-om remüiñ un tamm** : La gavotte, ça permet aux gens dès-lors qu'ils sont capables de se remuer un peu *(Plourac'h)* ; **Doussoc'h oagn da remüiñ ba an doworn, da vabichenniñ (a)nê** : Elles étaient plus douces à remuer dans les mains, à pouponner *(Skrigneg)* ; **Hag a glee un' à klemm hag ur chadenn à remüiñ ha hañw sell en-dro daoñ** : Il entendait un individu se plaindre et une chaîne remuant, il regarda autour de lui *(Skrigneg)* ; **Ha neuhe (e)vi(d) ar merc'hed 'e zo emm da frêo (a)nê un tamm war o fweskennou ha neuhe gomañsont remüiñ !** : Et alors pour les filles aussi, il y a besoin de les frapper un peu sur les fesses et alors elles commencent à remuer ! *(Skrigneg)* ; **Ar preñved, lar, n'é ket gleet remüiñ 'nê keme(nt)-se ba'h an douar na lah anê** : Les vers, dit-il, il ne faut pas les remuer tant que ça dans la terre ni les tuer *(Skrigneg)* ; **Ha sterdet o diwh(a)r dê, me(d) ar mïañ ma vije gallet blam dê pa(ss) reumüiñ ! Nagn ket droed memes da reumüiñ !** : Et on leur serrait les deux jambes, mais le plus qu'on pouvait pour qu'ils ne remuent pas ! Ils n'avaient même pas le droit de remuer ! *(Skrigneg)*

**REMZ** ['rɛmᵊz-s] : [***rems*** 1716] n.m. ; Notion (cf. **ARDREMMES**)

**Hemañ n'eus remz 'bed kin !** : Il n'a plus aucune notion de rien ! *(Skrigneg)* ; **Ar powr-kaezh den na remz e-bed deus nitra** : Le pauvre n'avait aucune notion de rien *(Poullaouen)*

➢ **Koll e remz** : Perdre la boussole ; **Kollet neus i remz** : Il a perdu la boussole *(Skrigneg)*

**REMZI** ['rɛmzi] : [***remsy*** 1529] n.m. ; Mandat (cf. **MANDA**)

**Ha goude pé oan elu mêr oa 'h é bet adjun ganiñ pad dow remzi** : Et c'est après que je fus élu maire qu'il a été mon adjoint pendant deux mandats *(Kalaner)*

**REMZIÑ** ['rɛmzi] : vb. ; Survivre

**Ar c'hicher bihen vije ganet ba mis-mae, ar re-he a remzent ket, ar re-he na choment ket bew !** : Les petits chats qui naissaient au mois de mai, ils ne survivaient pas, ils ne restaient pas en vie ! *(Skrigneg)*

**REN** [reːn] ['rɛ̃ːn] : [***renaff*** 1519] vb. ; Commander / Conduire / Diriger / Être le chef / Mener & Résister / Tenir le coup

◆ Conduire ; **Ren ar gaseg** : Conduire la jument *(Skrigneg)* ; **Ren ar c'heseg** : Conduire les chevaux *(Laz)* ; **Renet oa ar patronaj ga'r vêleien** : Le patronage était conduit par les prêtres *(An Uhelgoat)* ; **Ren ga'r gidou petram ar chô yee ba'n ant** : Conduire avec les guides ou-bien le cheval allait dans le sillon *(Plonee)* ; **Neuhe me 'h ee ga ma sri jô da ren an heñi-all da jikour anê d'ond d'ar park** : J'allais alors avec mes trois chevaux pour conduire l'autre pour les aider à aller au champ *(Speied)*

◆ Diriger ; **Emm zo dit pe emm zo mod-se ha goud(e) vije renet** : On a besoin de toi ou on a besoin comme ça et après c'était dirigé *(Pluskelleg)* ; **Daon ! Pep-heñi anee e loned hag a rene anê deus ur mod blije daoñ ar gwellañ** : Dam ! Chacun connaissait ses bêtes et les dirigeait d'une façon qui lui plaisait le mieux *(Plouïe)*

◆ Mener ; **Ur paotr lemm da ren ar c'houj** : Un gars vif pour mener l'équipe *(Poullaouen)*

◆ Tenir le coup ; **Neus ket renet** : Il n'a pas tenu le coup *(Kergrist)*

**RENK** [rɛ̃ŋk] [rɛ̃.k] : [***renq*** 1576] n.f. ; Rang / Classe (sociale) / Place (société) / Rangement

**Chom ba e reñk** : Rester à sa place, avec ceux de son rang *(Plouïe)* ; **Ahe renkent (ne)med tennañ deuh ar renk** : Là ils ne devaient qu'extraire (la tourbe) du rang *(Brennilis)* ; **Oa-hi ket kin ba'r reñk vad ba-tou(e)sk an dud ba'r sossiete** : Elle n'avait plus sa (bonne) place parmi la population dans la société *(Plouïe)* ; **D'ar mare-se ar renk oa kalz** : À cette époque le rang avait de l'importance *(Plouïe)* ; **As(e) oa ar renk, ale ! Ha vis(e) betrabes penn-a-benn** : Le rang était là, allez ! Et les betteraves étaient d'un bout à l'autre *(Kleden)*

➢ **Be deus ur renk** : Être d'une certaine classe (rang social) ; **Oh ! Ha goulskoude heñ oa deuh ur renk, kar(a) ? – Ah daon ! Deuh renk ar re-benvi'g oagn gwich-all** : Oh ! Et ils étaient pourtant d'une certaine classe, n'est-ce pas ? – Ah dam ! Autrefois ils étaient de la classe des riches *(Skrigneg)*

➢ **Deus renk ar re-benvidig** : De la classe des riches ; **Ar re-he oa deuh renk ar re-binvi'g !** : Ils étaient de la classe des riches *(Skrigneg)*

➢ **Lak un tamm renk** : Faire un peu de rangement ; **Poent é dit lak un tamm renk** : Il est temps que tu fasses un peu de rangement *(Poullaouen)*

➢ **Renk-ha-renk** : En rang ; **Sete an teir blac'h neu'n, an teir verc'h voa renk-ha-renk war ar lor-zi neuhe ba'r sal** : Alors donc les trois filles, les trois filles étaient alors en rang sur le sol dans la salle *(Plonee)*

**RENKAD** ['rɛ̃ŋkəd-t] : [***rencat*** 1659] n.m. (pl. **-ou** [rɛ̃ŋ'kɑːdu]) ; Rangée de

✗ *syn.* : ***rengennad, rijennad***

**Ur renkad 'valouar, ya** : Une rangée de pommes de terre, oui *(Speied)*

**RENKADUR** [rɛ̃n'kɑːdyr] : n.f. (pl. **-iou** [rɛ̃nka'dyrju]) ; Classement (cf. **RENKENNADUR**)

**War an naw renkadur oan bet pemp kwech ar c'hentañ** : Sur les neufs classements je fus cinq fois le premier *(An Uhelgoat)*

**REÑKAÑ** ['rɛ̃ŋkə] ['rɛ̃:kə] : vb. ; Devoir / Falloir (cf. **RANKAÑ**)

**REÑKAÑ** ['rɛ̃ŋkə] ['rɛ̃:kə] : [***renquaff*** 1632] vb. ; Ranger / Arranger / Combiner / Organiser / Disposer / Régler

**Reñket mad é e stuiou gantañ** : Il a bien combiné ses assolements *(Pleiben)* ; **Renket ar re-s(e) braw ha laket hour'n gante** : On les rangeait bien et on leur mettait du sel *(Ponvel)* ; **Med goude-se é bet renket an hent tamm-ha-tamm** : Mais ensuite le chemin a été arrangé petit-à-petit *(Sant-Nigouden)* ; **Petrame n'é ket gouest da renkañ an traou na da lak anê ba'n etad vad (e)vid labourad** : Autrement il n'est pas capable d'arranger les choses ni de les mettre dans un bon état pour travailler *(Plouïe)* ; **Reñket he boutou dèi** : Ses chaussures sont réparées *(Kolloreg)* ; **An dra-mañ an-heñi é ?! Ah beñ me e-gis-se 'h a da reñkañ o draou d'ar re-se !** : Ah ben c'est comme ça ?! Eh ben moi là je vais leur régler leurs affaires à ceux-là ! *(Sant-Hern)* ; **Renkañ ar ble(w)** : Arranger les cheveux *(Kergrist)* ; **Ar marichal da reparo, ar marichal reñko ho pinet doc'h** : Le forgeron réparera, le forgeron vous arrangera votre binette *(Laz)* ; **Ma-kar doc'h bi laret din a-raog an dra-s(e) oa reñket pell-zo !** : Si tu avais cru bon me dire ça avant ce serait arrangé depuis longtemps ! *(Sant-Hern)* ; **Hag e-se oa reñket an traou gante o-dow da breveniñ o dud neu'n** : Et donc tout était arrangé entre eux pour prévenir alors leurs parents *(Sant-Hern)* ; **Renket vis(e) prop** : On l'arrangeait proprement *(Plonee)* ; **Un' kàer na raog ha' oa bet renket** : Il en avait un beau qui fut arrangé *(Ponvel)* ; **Traou zo da renkañ c'hoazh, med memes-tra ur bern traou so gwraet !** : Il y a encore des choses à réparer, mais beaucoup de choses sont quand-même faites ! *(Ponvel)* ; **Chapel Santes-Katell, hoñzh so bet renket izhpenn ur wech 'boe** : La chapelle Sainte-Catherine, elle a été réparée plus d'une fois depuis *(Ponvel)* ; **Ar reionou, ah ya... Ha gwech-ell vise un deñn ba beb parres a-peu-prè ha vise 'h o(be)r an dro da renkañ an traou dê toud !** : Les rais, ah oui... Il y avait autrefois une personne dans chaque paroisse à-peu-près qui faisait le tour pour tous les réparer ! *(Kareis)* ;

- **En-om renkañ 'vid** : S'arranger pour ; **Nann, ma zud 'n-om renke (a)taw 'vid kaoud un dra mennaket demp** : Non, mes parents s'arrangeaient toujours pour nous obtenir quelque chose *(Berrien)*
- **En-om renkañ mad** : Bien s'arranger ; **'N-om renket mad a reemp !** : Nous nous arrangions bien ! *(Ponvel)* ; **Ba kêr am(añ) neump bet 'n-im reñket ma(d) walc'h !** : Ici au village nous nous sommes assez bien arrangés ! *(Sant-Wazheg)*

**RENKENNAD** [rɛ̃ŋ'kɛnəd-t] : [***renkennad*** 1889] n.f. (pl. **-ou** [rɛ̃ŋkɛ'nɑ:du]) ; Rangée (de)

**Bord an hent-pras oa ur renkennad-groséres** : Au bord de la grand-route il y avait une rangée de groseilles *(An Uhelgoat)* ; **Pé 'h ee an heol da gous(ke)d deus Kleden trem(a) Brest ma peus c'hoant, 'h ee-heñw dé gousked ba ur renkenna(d) koumoun du** : Lorsque le soleil se couchait de Cléden vers Brest si tu veux, il allait se coucher dans une rangée de nuages noirs *(Kleden)* ; **Un taol deus a beb tu hag ar vountegenn distaget vije renket 'tre an divisker d'o(be)r renkennadou 'hed an dachenn** : Un coup de chaque côté et la motte détachée était rangée entre les jambes pour faire des rangées le long de la parcelle *(An Uhelgoat)*

**RENKENNADUR** [rɛ̃nkɛ'nɑ:dyr] : n.f. (pl. **-iou** [rɛ̃nkɛna'dyrju]) ; Classement (cf. **RENKADUR**)

**Ene vije gwraet ar renkennadur (ne)med beb tri mis** : On y faisait le classement que chaque trimestre *(An Uhelgoat)*

**RENTAÑ / RENTIÑ** ['rɛ̀ntə] ['rɛ̃ntə] [rɛ̀nti] : [***rentaff*** 1499] vb. ; Rendre

**Tà ket gantoñ kin, rentet-heñw !** : Il est sur les rotules, il est rendu ! *(Kleden)* ; **Neuhe veve 'n dud ga traou an douar toud, pezh a rente an douar** : Les gens vivaient alors des fruits de la terre, ce que la terre rendait *(Skrigneg)*

- **En-om rentañ** : Se rendre ; **Sïoul oaint ha (e)n-om rentet** : Ils étaient calmes et se sont rendus *(Plouïe)*
- **En-om rentañ kont** : Se rendre compte ; **Ar mod-se en-om rentefeh kont hoh-hun** : Comme ça vous vous rendrez compte vous-même *(Lokmarïa)* ; **Med 'n-om rentomp ket kont, pugur omp kustum da gaoseal brezhoneg** : Mais nous ne nous rendons pas compte, puisque nous sommes habituées à parler breton *(Skrigneg)*
- **Rentañ ar boñjour da** : Donner le bonjour à ; **Rent ar boñjour daoñ neuhe war da gis !** : Passe-lui le bonjour alors à ton retour *(Skrigneg)* ; **Sete neus laret diñ rent ar boñjour dec'h** : Il m'a donc dit de vous donner le bonjour *(Skrigneg)* ; **Sete 'n-ur vond, me zo passêt dre boutik ma merc'h da rent(añ) ar boñjour dèi, pudur basseen vass** : Donc en allant, je suis passée par la boutique de ma fille pour lui donner le bonjour, puisque je passais en face *(Skrigneg)*
- **Rentañ-fass deus** : Faire face à ; **Ar re-vihen n'eint ket gouest da rentañ-fass deus toud an traou a vé d'ober bremañ** : Les petits (pauvres) n'étaient pas capables de faire face à tout ce qu'il y a à faire de nos jours *(Plouïe)*
- **Rentiñ jervich da** ['rɛ̀nti'ʒɛrviʃta] : Rendre service à ; **Med n'oun ket (e)vid lared hag-eñ meus rente(t) jervich d'an dud** : Mais je ne peux pas dire si j'ai rendu service à la population *(Kalaner)* ; **Ar re-he gae tud (e)vid nitra da labourad o feurmou dê (e)vid nitra 'è, med rent reegn jervij d'an heñi na ket 'e ! Kuit a erc'hent** : Ils trouvaient des gens pour rien pour travailler leurs fermes pour rien également, mais ils rendaient service à celui qui n'avait rien non-plus ! Sans demander d'argent *(Poullaouen)* ; **Ha sert(e)namant neus rentet chervij dé kalz tud** : Et certainement qu'il a rendu service à beaucoup de gens *(Kleden)* ; **Be peus tud 'è, houïet walc'h, ma gallegn houll ahan(o)h rey ha rentañ jervij na reegn ket ma gallegn, ar c'hontrel é !** : Tu as des gens aussi, vous savez bien, s'ils pouvaient vous demander ils le faisaient et ils ne rendaient pas service quand ils pouvaient, c'est le contraire ! *(Ponvel)*

**REPARO** [re'pɑ:ro] : [***reparaff*** 1499] vb. ; Réparer (cf. **DRESSAÑ / REÑKAÑ)**

**Ar marichal da reparo, ar marichal reñko ho pinet doc'h** : Le forgeron réparera, le forgeron vous arrangera votre binette *(Laz)* ; **Ma repares ket ar pezh a heus gwraet : N'eus keme(d) ar marw evitout !** : Si tu ne répares pas ce que tu as fait : Il n'y a que la mort pour toi ! *(Skrigneg)*

**REPETIÑ** [re'peti] : [***repetaff*** 1499] vb. ; Répéter

- **Repetiñ *ub.*** : Faire répéter *qqn.* ; **Med 'benn-neu'n vé daw d'an nén da reflechissañ, da repetañ 'nê un neub(eu)d devejou war-añves ! Ur programm !** : Mais pour-lors il faut réfléchir, les faire répéter quelques jours à l'avance ! Tout un programme ! *(Poullaouen)*

**REPOSIÑ** [rø'po:z(i)] : [***reposaff*** 1499] vb. ; Reposer

**A-raog vise daw (iv)e tap ar c'hoèien ga'r gloger ha vise lesket ar laezh d(a) reposiñ un devezh** : Avant on devait prendre la crème à la louche et on laissait le lait reposer une journée *(Ponvel)* ; **Hag vis(e) repos(et) an diwvrec'h doc'h ar c'harr, reposè wa(r) (a)r marc'h, war-gein ar marc'h** : Et les brancards de la charrette reposaient, reposaient sur le cheval, sur le dos du cheval *(Kleden)* ; **Ha goud(e)-se neu'n vis(e) fikset hezh war beg an tr(o)ad ga un ailhedenn war'naoñ hag an tr(o)ad vise gwraet ur faout ba'n tr(o)ad 'vid repos(iñ)** : Et alors ensuite on le fixait sur le bout du manche à un anneau et on faisait une fente dans le manche pour reposer *(Kleden)* ; **Set' ar mod-se vije gwraet ar jistr hag a vije lesket da reposiñ pad un noñs(v)ezh ha deusountoñ i-hun, an de war-lerc'h vije alïes jistr deut deusountoñ i-hun 'benn vije bet un noñs(v)ezh ha-toud !** : C'est donc ainsi qu'on faisait le cidre, on le laissait reposer pendant une nuit et il se faisait seul, c'est souvent le lendemain que le cidre se faisait seul avant une nuit ! *(Skrigneg)*

**REPRENAÑ** [re'prẽ:nə] : vb. ; Racheter (cf. **PRENAÑ**)

**Hag an de goude pe int aet-kuit neus reprenet anèi** : Et le jour d'après lorsqu'ils sont partis, elle l'a rachetée *(Skrigneg)*

**REPRESANTIÑ** [røpre'zɑ̃nti] : [***represantiff*** 1633] vb. ; Représenter

**Alïes vé represantet ga ur pesk ba i veg, war ar poltrejou** : Il est souvent représenté avec un poisson au bec, sur les photos (le héron) *(Skrigneg)*

**REPROCHIÑ** [rø'prɔʃə] : vb. ; Reprocher

**Ha setu noa ket soupsonet hañi e-bed (a-)hend-ell pegur noa ket mann e-bed da (e)n-om reprochiñ (a-)hend-ell maes-hi** : Et donc il ne soupçonna personne d'autre puisqu'il n'avait rien à se reprocher autrement à part envers elle *(Kergrist)* ; **Ah nondedïe !!! Ha yoñw ket da labourad ti un dèn hag a reproch dé mé merc'h pezh zeb, pezh meus laket dèi ba hi flad !** : Ah nom de Dieu ! Je ne vais pas travailler chez une personne qui reproche à ma fille ce qu'elle mange, ce que je lui mets dans sa gamelle ! *(Sant-Wazheg)*

**REPUBLIK / RIPUBLIK** [repyblik] [ripyblik] : [***republik*** 1931] n.m. ; République

**Tri mis oan bet ba'r skol laïk, skol ar Republik** : Je fus trois mois à l'école laïque, l'école de la République *(Skrigneg)* ; **Nann, me(d) ar vêleien oa mestr gwich-all kajimant 'vel prisidant ar Ripublik !** : Non, mais autrefois les prêtres étaient maîtres, quasiment comme le président de la République ! *(Skrigneg)*

**REPUTASSÏON** [repyta'sijən] : n.f. (pl. **reputassionou** [reputa'sjɔ̃:nu]) ; Réputation (cf. **BRUD**)

**Ah na ket renket mad (a)nèi dit ? Soueet on, kar heñ na reputassïon vad hañ !** : Ah il ne te l'avait pas bien arrangée ? Je suis étonné, car il avait bonne réputation hein ! *(Plouïe)*

**RES** [re:z-s] : [***res*** XVI[e]] ad. ; Au ras de

**Res ar rijenn** : Au ras de la rangée *(Plouïe)*

**RESERV** [rezɛrv] : n.m. (pl. **-ou** [re'zɛrvu]) ; Réserve

**Daw vis(e) d'an dud ober reserv hag amañ, a laron dit, ar c'hoat oa ket d'ar poent-te !** : Il fallait que les gens fassent des réserves et ici, je te dis, il n'y avait pas de bois à ce moment-là *(Brennilis)*

- **Reserv-dour** [rezɛrv'du:r] : Réserve d'eau ; **Ha ar re-he na laket man, na laket pri war'nê hag o(be)r ur reserv-dour petram ur feunteun** : Ils avaient mis de la mousse, de la boue dessus et fait une réserve d'eau ou-bien une fontaine *(Speied)*

**RESERVOUAR** [rezɛr'vuwər] [rezɛrvwar] : [***reseruoüer*** 1633] n.m. (pl. **-iou** [rezɛr'vwarju]) ; Réservoir

**Ya 'benn-neu'n, pé pé traou ba'r reservouar 'h eegn war-raog toud !** : Oui pour-lors, lorsque tu as des choses dans le réservoir (de l'eau), ils avancent tous ! (les chevaux) *(Poullaouen)*

**RÊSIN / RÊJIN** ['rɛ:zin] ['rɛ:ʒən] : [***raesin*** 1499] n.m. ; Raisin

**Ha ahe (e)ma ar rêsin 'tond, an dra-he zo poent tailhañ 'nê !** : Et là le raisin vient, ça il est temps de les tailler ! *(Laz)* ; **Pegur vise gwraet ar gwin ga rêjin ha' gemeremp ga'r marc'hadour** : Puisque on faisait du vin à partir du raisin que l'on prenait du marchant *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ken vise deut ar rêjin war ar gorre** : Jusqu'à ce que le raisin remonte à la surface *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ahe vefe moien da lakad traou neuhe deus ar voger ahe, rêjin ha traou** : Là on pourrait donc mettre des choses contre le mur là, du raisin et autres *(Plouïe)* ; **Àrlen(e) môa tapet ur**

**fardell(a)d freuloniou ha 'benn oa deut ar rêsin aw, ar re-h(e) teue !** : L'année dernière j'avais attrapé une flopée de frelons, quand le raisin devint mur, ils vinrent ! *(Laz)* ; **N'ounn ket deus pe-lec'h hat teue ar rêjin ha sete ouïemp dare neuhe ken teue ar gamïon neuhe da zigass domp ar rêjin** : Ma foi je ne sais pas d'où venait le raisin et donc nous ne savions alors absolument rien jusqu'à ce que le camion ne vienne alors nous apporter le raisin *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Kachedadou mod-se, (he)leizh ar gamïon, rêjin du** : Des caisses comme ça, plein le camion, du raisin noir *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Yao, med hem(añ) oa rêjin bihen kentoc'h, mechañs vise deuh heñi d'ober gwin** : Si, mais c'était plutôt du petit raisin, c'en était sûrement pour faire du vin *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ah ya ne zebemp ket deuhountoñ, med rêjin mad d'ober gwin oa-hañw** : Ah oui nous n'en mangions pas, mais c'était du bon raisin pour faire du vin *(Ar C'hastell-Ne)*

- **Rêjin bihen** : Raisins secs (mot-à-mot : Petits raisins) ; **Da zistrempañ 'naoñ ha gad ur vi hag a-raog me laka da c'hweo ba ur vor'nn rêjin bihen, me gav gwelloc'h 'naoñ pé vé rêjin barzh** : À tremper avec un œuf et avant je mets des raisins secs à gonfler dans un bol, je le préfère lorsqu'il contient des raisins *(Skrigneg)*

**RESISTAÑ** [re'zista] [***resistaff*** 1499] vb. ; Résister

**Pé vin gouest a-walc'h da resistañ ha nin a yay-kuit ahann** : Lorsque je serai assez résistant, nous partirons tous les deux d'ici *(Plonee)* ; **Hag ur gaseg, sur oa un' gozh ha honn(ezh) a oa lipet ! Ya, ya honn(ezh) na ket gallet resist(añ), e(rr)o re gozh (e)vid o(be)r** : Et une jument, c'était sûrement une vieille et elle clamsa ! Oui, oui elle n'avait pas pu résister, elle était devenue trop vielle pour y arriver *(Ponvel)*

**RÊSON** ['rɛ:zən] : [***raeson*** 1499] n.f. (pl. **-iou** [rɛ'zɔ̃nju]) ; Raison

**(E)vid pe-sort rêson oa-ñw aet d'ober pezh nôa gwraet** : Pour quelle raison avait-il fait ce qu'il avait fait *(Kolloreg)* ; **Rêson peus ! Vé ket klevet mann e-bed ba amañ...** : Tu as raison ! Ici on n'entend rien du tout... *(Kleden)* ; **Feuket heb rêson** : Froissé sans raison *(Poullaouen)* ; **Kondaoniñ nes rêson** : Condamner sans raison *(An Uhelgoat)* ; **Ah ! Deut deus taol ! Zo ur rêson vad 'hat, deut deus taol !** : Ah ! Venez à table ! C'est une bonne raison tiens, venez à table ! *(Skrigneg)*

- **Roiñ rêson da *ub.*** : Donner raison à *qqn.* ; **An tribunal rà rêson dac'h** : Le tribunal vous donne raison *(Kergrist)* ; **C'hwi, paotr, vé ràet rêson dac'h ba'r bed-mañ** : À vous, mon garçon, on donne raison dans ce monde *(Kergrist)*

**RÊSONABL** [rɛ'zɔ̃:nəb-p] : [***raesonabl*** 1499] ad. ; Raisonnable

**Gwel a rañw, te zo rêsonab !** : Je vois, toi tu es raisonnable ! *(Skrigneg)* ; **Holala ! Gwech-ell an dud oagn ket rêsonab (a)nê !** : Holala ! Autrefois les gens n'étaient pas raisonnables ! *(Kleden)*

**RÊSONAÑ** [rɛ'zo:nə] : [***résouni*** 1732] vb. ; Raisonner (tous sens) / Réprimander (cf. **GOURDROUS** ; **KUNUJENNIÑ** ; **LANGACHAÑ**)

**Med ar re-he noa un dra mennaket ahe (e)vid lak an dra-he da rêsonañ ba'r stankad** : Mais ils avaient un truc quelconque là qui pour faire raisonner dans la parcelle encaissée *(Plonee)* ; **Rêsonañ an dud** : Réprimander les gens *(Plonee)*

**RESPEKTIÑ** [rɛs'pɛktə] : [***respecti*** 1659] vb. ; Respecter

**'H essê respektiñ an architektur, an tiri zo (iv)è ba ar bourkchou** : Essayant de respecter l'architecture, également les maisons des bourgs *(Plourac'h)* ; **Meus bet essêet da(l)c'h-mad respektiñ ar c'hlïanted, derc'hen prijou pass re uhel** : J'ai constamment essayé de respecter les clients, garder des prix pas trop hauts *(Plourac'h)* ; **Hezh é ar yontr, hezh é den an ti ma'keres, un dèn a vé respektet** : C'est le tonton, c'est l'homme de la maison si tu préfères, une personne respectée *(Plouïe)* ; **Med trist é memes-tra ! An dud n'eint ket gouest da 'n-im respektiñ na da vevañ 'ssambles, 'vid petra ? Dam da betra ?** : Mais c'est quand-même triste ! Les gens ne sont pas capables de se respecter ni de vivre ensemble, pourquoi ? Pour quelle raison ? *(Pleiben)* ; **Ha respektet vijent memes-tra, n'é ket 'vel brem(añ) hañ !** : Et ils étaient quand-même respectés, ce n'est pas comme maintenant hein ! *(Skrigneg)*

**RESPET** ['respəd-t] : [***respet*** 1519] n.m. ; (du) Respect

**Pé gaosee-heñw deus e mamm, hañ ! Ur respet !** : Lorsqu'il s'adressait à sa mère, han ! Un respect ! *(Ponvel)*

**RESPIRAÑ** [res'pi:r(ə)] : [***respiraff*** 1633] vb. ; Respirer

✗ *cf.* : ***anal***

**Tà ket 'benn dé jech e anal gantoñ kin, da respirañ...** : Il n'arrive plus à reprendre son souffle, à respirer... *(Kleden)*

**RESPOÑSABL** [rɛs'pɔ̃nsab-p] : n.m. (pl. **-ed** [rɛspɔ̃n'sɑ:bəd-t]) ; Responsable

**Pedet mamp neuhe ar penn, an heñi oa ar respoñsabl bras** : Nous avions alors invité le directeur, celui qui était le grand responsable *(Poullaouen)*

**RESPONT** ['rɛspɔ̃n] : [***respont*** 1499] n.m. (pl. **respoñchou** [rɛs'pɔ̃ʃu]) ; Répons(e)

**Hag an otrou na ka(v)et ur respont braw** : Et le monsieur trouva une belle réponse *(Poullaouen)* ; **Sete neuhe hemañ oa kontant 'ha ! Houzoh walc'h, pudur oa rôet ar respont daoñ** : Donc alors il est content ma foi ! Vous savez bien, puisqu'on lui avait donné la réponse *(Skrigneg)*

**RESPONT / RESPOÑS** ['rɛspɔ̃n-t] ['rɛspɔ̃s] : [***respont*** 1499] vb. ; Répondre

**Hesitoc'h é respont ma houlles** : On est plus hésitant à répondre si tu demandes *(Skrigneg)* ; **Hag an heñi bi(he)n respoñs** : Et le petit répond *(Kleden)* ; **Me responto dê kentac'h** : Je leur répondrai plutôt *(Plourac'h)* ; **Sete mo(d)-se me, pe 'vi(d) respont doc'h** : Ainsi donc moi, ou pour vous répondre *(Lannedern)* ; **Ya, houzh (e)ma hi divennou gati, vé ket echou da lar(ed) un dra mennañket dèi 'benn né respont(et) !** : Oui, elle ne se laisse pas faire, on n'a pas fini de lui dire quelque chose avant qu'elle n'ait répondu ! *(Skrigneg)* ; **Hemañ zo ginou-dru (a)blam n'é ket kapat da respont (e)vel so gleet d'ar gomjou a vé kaoseet gantoñ hag un tamm bihen, kalz memes, fougeer** : C'est un vantard, car il n'est pas capable de répondre comme il faut aux paroles qu'on lui dit et qu'il est un petit peu, voire beaucoup, vantard *(Lokmarïa)* ; **Med, n'eus ket bet respont (e-)bed (a)bowe sè !** : Mais, il n'y a eu aucune réponse depuis donc ! *(Skrigneg)* ; **Bremañ weles 'nê revoltañ war o zud ha respont, med gwech-all oa ket kont gis-se !** : Maintenant tu les vois se rebeller contre leurs parents et répondre, mais autrefois ça ne se passait pas comme ça ! *(Berrien)* ; **Hag an tad da respont krenn** : Et le père répondit sèchement *(An Uhelgoat)* ; **Ha komañset 'ha da ganañ war-greis an abatu ene ha het' ha ni a responte dèi ha ni z(o) komañset da zañsal !** : Et elle commença là à chanter en plein milieu et donc nous lui répondions et nous commençâmes à danser ! *(Skrigneg)* ; **Me(d) ma vise bet un'-all da respont (a)ha(n)on, ma vise bet Roger bew, heñ nis(e) dalc'h(et) penn din heñ !** : Mais s'il y avait eu un autre pour me répondre, si Roger avait été vivant, il m'aurait tenu la conversation hein ! *(Brennilis)*

- (insulte) **Ah ! Ra peuc'h din ! Te zo ganet d'ar mare barzh 'n ur gozh varrikenn didalet ! Ha deut er maes deus dre doull ar bont, neu'n n'ouzes na goull na respont !** : Ah ! Fous-moi la paix ! Toi tu es né à temps dans une vieille barrique défoncée ! Et tu en es sorti par la bonde, alors tu ne connais ni demande, ni répondre ! *(Skrigneg)*
- **Respont deuh *ub.*** : Répondre à *qqn.* (avec effronterie) ; **Deuh ar skolêr vije ket respontet mod vé gwraet brem(añ) 'e** : On ne répondait pas non-plus à l'instituteur comme on fait de nos jours *(Skrigneg)*

**RESSEW** [re'sew] : [***receff*** XVI[e]] vb. (p.p. **ressevet** [re'se:vəd-t]) ; Recevoir

**Me zo bet ressevet** : J'ai été reçu *(Lannedern)* ; **Ressevet na ur bolod ba i benn** : Il a reçu une balle dans la tête *(Poullaouen)* ; **An dra-he zepand piw mé da ressew** : Ça dépend qui je dois recevoir *(Skrigneg)* ; **Oa bet hañw ba e sertifikad, oa ressevet heñw** : Il avait eu son certificat, il était reçu *(Sant-Hern)* ; **Ar reñ-he dap tïer da blijed dê 'è, lem a vijent ressevet a-peu-prè** : Ils prennent des maisons qui leur plaise aussi, là où ils étaient à-peu-près bien reçus *(Skrigneg)* ; **Gwich-all, pé 'h eent da verc'heta e vije fritet vïou ha-traou dê, vijent ressevet ga'r re-gozh** : Autrefois, lorsqu'ils allaient draguer on leur faisait une omelette et autres, les vieux les recevaient *(Skrigneg)*

**RESSITAÑ** [re'site] : [***recitaff*** 1530] vb. ; Réciter

**Da ressitañ traou** : Pour réciter *(Berrien)* ; **Heus kemed ressitañ neuhe !** : Tu n'as qu'à réciter alors ? *(Skrigneg)*

- **Lakad da ressitañ** : Faire réciter ; **Ha vijemp laket da ressitañ, an dra-he oa ba'r skol** : Et on nous faisait réciter, c'était à l'école *(Skrigneg)*

**RESSUSSITAÑ** [resy'sitə] : [***resuscita*** 1659] vb. ; Ressusciter

**Ah ! Neuhe é ressussitet ahe Valentine !** : Ah ! Alors Valentine ressuscita ! *(Skrigneg)*

- **Frederik Fredero / C'hweo dèoñ ba toull i rèr ha matrehe ressussito !** : Frédéric petit Frédéric / Souffle-lui dans le trou de son cul et peut-être qu'il ressuscitera ! *(Laz)*

**REST** [rɛst] : [***rest*** 1499] n.m. ; Reste / Restant

**Pad ar rest deus ar bresel** : Pendant le reste de la guerre *(An Uhelgoat)* ; **Pad ar rest deus i amzer noè ket bet plijedur kin** : Pendant le restant de ses jours il n'eut plus de plaisir *(Kergrist)* ; **Ar rest deuh ma familh** : Le reste de ma famille *(Lannedern)* ; **Med n'eus kemeton ma-hun ar mod-se hag ar rest vé rôet d'ar yir goude** : Mais il n'y a que moi seule comme ça et le restant est donné aux poules après *(Skrigneg)* ; **An dra-he n'a ket ga'r rest ! Ar ruiou braw, me(d) be zo tïer beb-sort 'è, kara ?** : Ça ne va pas avec le reste ! Les belles rues, mais il y a aussi toute sorte de maisons, n'est-ce pas ? *(Plourac'h)*

- **Klass e rest** : Chercher son reste ; **Ha an tank na kontinuet, na ket klass(e)t e rest na foutr mann e-bed !** : Et le tank avait continué, il n'avait pas cherché son reste ni rien du tout ! *(Kleden)*

**RESTACH** ['rɛstaʒ-ʃ] : [***restage*** 1723] n.m. (pl. **-ou** [rɛs'taʃu]) : Reste (terme dépréciatif, sinon cf. **REST**)

**Ar restachou deus ar maner** : Les restes du manoir *(Landelo)* ; **Hag ar froud zo ba Sant-Herbod é ar restachou deus e vengleuñ** : Et la cascade qui se trouve à Saint-Herbot c'est les vestiges de sa carrière *(Landelo)* ; **Rôet vise un nintra mennaket dèoñ da zebiñ (me)mes-tra, ar restachou vise rôet dèoñ ba foñs an daol** : On lui donnait quand-même un petit rien à manger, on lui donnait les restes en fond de table *(Plonee)* ; **Hag ar re-s(e) vis(e) laket ba-lec'h vis(e) despunet toud ar restachou ha lec'h vise toud an dour-gwelc'hadur hag ene vis(e) c'hwezh fall** : Et ils étaient installés là on ramassait les restes (de nourriture), là où il y avait toute l'eau de lavure et ça puait *(Kergloff)*

**RESTAD** ['rɛstəd-t] : [***restad*** 1623] n.m. ; Reste de

**Gwelet na ar restad-chistr ba ur voutailh** : Il avait vu le reste de cidre dans une bouteille *(An Uhelgoat)* ; **Ha pa chome ur restad-gwin pe ur restad-jistr ba'r voutailh, vij(e) lar(e)t : Heñ (v)o mad d'ar bassajourien !** : Et lorsqu'il restait un reste de vin ou un reste de cidre dans la bouteille, on disait : Il sera bon pour les gens de passage ! *(Skrigneg)*

**RESTAMANT** [res'tãmãn-t] : n.m. (pl. **restamañchou** [restã'mã(j)ʃu]) ; Reste

**Bet (e)n-om re(n)ket ar chapel bremañ zo pemzeg vloa so, voa bet gwraet tammou labouriou en-dro d'ar chapel ha oa bet ka(v)et restamañchou deus beiou, petrame deus mein ha' neus un aer da ve beiou** : La chapelle fut réparée il y a maintenant quinze ans, on eut fait des petits travaux aux alentours le la chapelle et on trouva des restes de tombes, ou-bien de pierres ayant l'air d'être des tombes *(Lennon)*

**RESTAORANT** [res'toːrən] : n.m. (pl. **restaorañchou** [resto'rãʃu] **restaorañiou** [resto'rã.ju]) ; Restaurant

**Restaorant-ouvrïer oa 'è** : C'était aussi un restaurant ouvrier *(Skrigneg)* ; **Ha 'h eent o-zri d'ar restaorant amañ hi-mañ ! Ya hag ene vije validet an tikejou-loto** : Et ils allaient tous les trois au restaurant ici-même ! Oui et on y validait les tickets de loto *(Skrigneg)* ; **Toud an dra-he lak an traou da labour(a)d : Ar restaorañiou, an otellou… Toud an traou ya da-heul !** : Tout ça fait travailler : Les restaurants, les hôtels… Tout ça se suit ! *(Lannedern)*

**RESTITÜIÑ** [rɛsti'tyːi] : vb. ; Restituer

**Med ar chapel zo 'n hi saw hag an dra-he zo restituet bremañ neuhe d'ar vro 'è !** : Mais la chapelle est debout, c'est alors maintenant aussi restitué au pays *(Skrigneg)*

**RESULTAD** [re'zyltəd-t] : [cf. ***resultajoù*** 1992] n.m. (pl. **resultajou** [rezyl'tɑːʒu] **resultaiou** [rezyl'taju]) ; Résultat

**Hag an elvajou bras vo gouest d'ober resultaiou koulz 'vel ree ar re-vihen, memes na gou(de) n'o kimed c'hwi hag ho kwreg d'n-im okup deuhoute** : Et les grands élevages seront capables de faire autant de résultats que ne le faisaient les petites, quand bien-même il n'y aura que vous et votre épouse pour vous en occuper *(Lannedern)*

**RETER** ['retɛr] : [vx. br. ***recter*** ; ***reter*** 1716] ad. & n.m. ; Est

**An a(v)el vise c'hweo deus ar reter alïes ba mis-meurzh** : Le vent soufflait souvent de l'est au mois de mars *(Plouïe)* (cf. **KASEG-VEURZH**)

**RETOURN** [røturn] : vb. ; Retourner

**Set(ou) an otro dalvee k(et) ar boan dèoñ (ne)med retourn d'e chato en-dro ha mond d'ar gêr da gaoud e dud** : Le monsieur n'avait rien d'autre à faire que de retourner à son château et rentrer à la maison retrouver ses gens *(Plonee)*

**RETRED** ['retrəd-t] [røtrɛt] : [***retret*** 1621] n.m. ; Retraite (tous sens)

**En retred (e)ma ?** : Il est en retraite *(Berrien)* ; **Heñw zo retred** : Il est en retraite *(Lannedern)* ; **In retred (e)ma-heñw, ya** : Il est maintenant en retraite, oui *(Lokarn)* ; **Tud o prepariñ (e)vi(d) ou retred** : Des gens préparant pour leur retraite *(Skrigneg)* ; **Me ree toud ar goulennou deuh ar retred amañ ba Kolloreg deus toud ar labourerien-douar, ya** : Je faisais toutes les demandes de retraite ici à Collorec de tous les agriculteurs, oui *(Kolloreg)* ; **Ar baotred vïe deuh an hañw, (a-)benn fin ar bla vije gwraet ar retred** : Il y avait les garçons l'été, pour la fin de l'année on faisait la retraite *(Skrigneg)* ; **N'é ket me 'n-hi(ni) ray, me a ray 'velt ar re-all : Retred 'benn ur c'hrogad amañ ha vo gwraet ga'r pezh a vo…** : Ce n'est pas moi que fera, moi je ferai comme les autres : La retraite d'ici un moment et on fera avec ce qu'il y aura… *(Lannedern)* ; **Ar re ar retred a vije 'h o(be)r goap deus re ar skol, moussed ar skol ha moussed ar retred !** : Ceux de la retraite se moquaient de ceux de l'école, les gosses de l'école et les gosses de la retraite ! *(Skrigneg)* ; **Plijadur vije ba'r retred, paotr-kaezh !** : On avait du plaisir en retraite, mon pauvre ! *(Skrigneg)*

- **Dib(iñ) i retred** : Bouffer sa retraite ; **Kar an hini neus emm da zib i retred neus kemed prenañ keseg !** : Car celui qui a besoin de bouffer sa retraite n'a qu'à acheter des chevaux ! *(Karnod)*
- **Mond ba e retred** : Prendre sa retraite ; **François zo aet ba e retred** : François a pris sa retraite *(Plouïe)* ; **Oh ! Toujust ma oa aet ba i retred, yao ! Aet oa-heñw ba i retred** : Oh ! Tout juste s'il était avait pris sa retraite, si ! Il avait pris sa retraite *(Laz)*

**RETRETE** [re'trete] : [***retrete(d)*** 1992] n.m. (pl. **-ed** [retre'teːd-t]) ; Retraité

**Bremañ kalz a dïer neve ha vé ket gwraet kime ar pezh a vé gwraet evi(d) ar retreteed** : Maintenant plein de maisons neuves et on ne fait que ce qui est fait pour les retraités *(Skrigneg)* ; **Beñ toud an dud, ur bern retreteed tàe da joukour ha renkañ toud toud !** : Ben tout le monde, énormément de retraités venaient aider et absolument tout réparer ! *(Ponvel)*

**RETRETED** [re'tretəd-t] : ad. ; Retraité (-e)

**Volonterien vise, tud retreted un tamm hag ouïe renkañ** : Il y avait des volontaires, des gens retraités qui savaient réparer *(Ponvel)*

**REUD** [rø(ː)d-t] : [***reud*** 1519] ad. ; Raide / Rigide / En érection / Hérissé (-e) / (archi-)Plein (-e) / Trapu (-e) & fig. Sévère / Guindé (-e) / Repu (-e)

**Reud i sac'h** : Les testicules pleins *(Poullaouen)* ; **Reud i gov** : Le ventre archi-plein *(Plouïe)* ; **Bronnedou, hou(zh) oa 'leizh he justenn, reud !** : Des roberts, elle en avait plein son corsage, bien plein ! *(Laz)* ; **Aessoc'h oa ar plous-kerc'h da daped ha da lakad ba'r rastell ha-toud, ar plous-gwinizh kalz deusoutoñ hezh vise reud alïes** : La

paille d'avoine était plus facile à prendre et à mettre dans le râtelier et tout, une bonne partie de la paille de blé était souvent raide *(Plouïe)* ; **Un dèn reud** : Un personne trapue *(Berrien)* ; **Toud pezh zo glas zo reud ! War an douar** : Tout ce qui est vert est raide ! Sur terre *(Karais)* ; **Normalement pa vé marw un dèn vé reud !** : Normalement lorsqu'une personne meurt, elle est raide *(Plouïe)* ; **Petram vé-heñw e machin gantoñ reud papred** : Ou-bien il a toujours son machin en érection *(Kleden)* ; **Neuhe vije reud ga'n ampes ken a droc'he o goûg dê kajimant ! An dra-he é ar roched fer(et)-kaled** : Il était alors raide de par l'empois si bien qu'il leur coupait quasiment le cou ! Ça c'est la chemise à plastron *(Skrigneg)* ; **Reud 'vel ur vazh penn-kamm** : Raide comme une trique *(Poullaouen)* ; **Ha ma pren(et) ur bragou potop, me(d) ma ket prenet (ne)me(d) un' ! Ar reñ-s(e) badè c'hwec'h mis ha reud vïegn !** : Et j'avais acheté un pantalon en suédine, mais je n'en avais acheté qu'un ! Ceux-ci duraient six mois et ils étaient raides ! *(Kareis)*

- **Treut ha reud** : Maigre comme un clou *(Skrigneg)*

**REUDIÑ** ['rø:di] : [***reuda*** 1659] vb. ; (se) Raidir

**Reudiñ e vrec'h ga mein-poues** : Raidir son bras avec des pierres de poids *(Laz)*

**REUKEÑ** ['røkẽ] : n.m. (pl. **-ied** [rø'kẽjəd-t]) ; Requin

**Vïe gwel(et) ar reukeñied paotr-powr ! Lampañ war'nê ! Dizhtu ! Da zeb ar re-varw !** : On voyait les requins mon pauvre ! Ils se jetaient dessus ! Tout de suite ! Pour manger les morts ! *(An Uhelgoat)*

**REUN / KRÉÑN** [rœ̃:n] [krẽ:n] : [***reun*** 1499] n.m. ; (du) Crin

**Ur wakol vise laket d'ar c'heseg, gwraet ga hesk, ar c'holier vise gwraet ga kréñn kentoc'h** : On mettait le « gwakol » aux chevaux, c'était fait en laîche, le collier était plutôt fait en crin *(Brennilis)*

**REÜNÏON** [rey'nijən] : [***reunion*** 1992] n.f. (pl. **reünionou** [rey'njɔ̃nu]) ; Réunion

**Ur bla so koj(i)mant é komañset ar reünionou** : Ça fait quasiment un an que les réunions ont débuté *(Plouïe)* ; **Ha goude-se neuhe oa laret lar vije bet gwraet ar reünionou diw wech ar mis** : Et alors ensuite il fut dit que les réunions se seraient faites deux fois par mois *(Plouïe)*

**REÜNISSAÑ** [rey'nisə] : [***reunissañ*** 1992] vb. ; Réunir

- **(E)n-om reünissañ** : Se réunir ; **Evid (e)n-om reünissañ** : Pour se réunir *(Plouïe)* ; **Alïes a vent oh (e)n-om ziblass ha reünissañ beb merc'her war ur c'hlass ha' zo rôet dê** : Souvent ils se déplacent et se réunissent chaque mercredi dans une classe qu'on leur donne *(Skrigneg)*

**REUS** [rø:z-s] : [***reux*** XVe] n.m. ; (du) Bordel / (du) Foutoir

**Reus zo ba'n ti** : La maison est en bordel *(Plouïe)* ; **Tammou reus vije un tamm bihen en-dro d'an ti** : Il y avait un peu de bordel autours de la maison *(Ar Fouillez)*

**REUSIAD / REUJAD** ['rø.zjəd-t] ['rø:ʒəd-t] : [***reuziad*** 1878] n.f ; Moment (cf. **TREUSAD**)

**Hag a p(a) vêr bet ur reujad mo(d)-se à stèkiñ, 'vel vije lar(e)t, pep-hi(ni) a'h ee d'i roud goude !** : Et lorsqu'on a été un moment comme ça à s'étreindre, comme on disait, après chacun reprenait sa route ! *(Skrigneg)* ; **Heus kemed lakad 'nê barzh da hinou ha tramouilhañ 'nê pad ur reujad hag ar reñ-he 'h ay d'an traoñ goude !** : Tu n'as qu'à les mettre dans ta bouche et les mâchonner pendant un moment et ils descendront après ! *(Skrigneg)*

**REÜSSISSAÑ** [rey'sisə] : [***reussissañ*** 1992] vb. ; Réussir

**Nann, oa ket kalz (a-)gement na bet reüssisset barzh hañ !** : Non, il n'y avait pas beaucoup qui y avaient réussi hein ! *(Poullaouen)* ; **An heñi reüssisse oa mad !** : Celui qui réussissait était bien ! *(Poullaouen)* ; **Essêiet neump hag reüssisset neump !** : Nous avons essayé et nous avons réussi ! *(Plonee)* ; **Me ma un tamm adress d'o(be)r an dra-s(e), seto reüssissèn mad-tre ar mo(d)-s(e)** : J'avais un peu d'adresse pour faire ça, je réussissais donc très bien ainsi *(Kleden)* ; **Ale ! (E)ma an tüio plastik ahe gis-se, ale dao ! Hag isseet ha reüssisset !** : Allez ! Le tuyau plastique est là comme ça, allez vlan ! Essayé et réussis ! *(Skrigneg)* ; **'Vel ahe gis-se oa ur familh plouïchen hag ar re-s(e) oa aet tri (a)ssames d'an Amerik, un' d'anê-gn nôa reüssisset mad-tre hag an dow-all nôa 'n-im rivinet 'n-ur hond-kuit !** : Comme ici où il y eut une famille de campagnards qui partirent ensembles en Amérique, un d'entre eux avait très bien réussi et les deux autres se sont ruinés en partant ! *(Sant-Wazheg)*

**REVE** ['reve] : n.m. ; Conseil de révision

**Ha vïe passeet ar reve war an dud yowank 'tro ugent la** : Les jeunes gens passaient le conseil de révision vers vingt ans *(Plouïe)*

**REVIN / RIVIN** ['rɛ:vin] ['ri:vin] : [***ruyn*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [r(ɛ/i)'vinu]) ; Ruine (économique)

**Ur revin é !** : C'est la ruine ! *(Berrien)*

**REVINAÑ / RIVINAÑ** [rɛ'vi:nə] [ri'vi:nə] : [***ruynaff*** 1499] vb. ; Ruiner

**Rivinet a vise, revinet** : Ruiné, il était ruiné *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Daon ! Revinet é, deb(et) i voutik** : Dam ! Il est ruiné, il a fait faillite *(Skrigneg)* ; **Ha bremañ vêr 'h o(be)r an dra-he, peus kime choñjal, sè dé rivinañ an dud**

**toud !** : Et maintenant on fait ça, t'as qu'à y penser, tiens pour ruiner complètement les gens *(Plonee)* ; **Laron dit zo bet kejimant revinet an dud ga'n dra-he, pa ziwane an ed ba'r parkeier ha mem d'an ampoent-s(e) vije chomet an ed ba'r parkeier, chomet savellet e vijent, bremañ vé ket kin 'e** : Je te dis que les gens furent quasiment ruinés par ça, lorsque le blé sortait de terre dans les champs et même à ce moment-là le blé restait dans les champs, ils restaient levés en gerbes, maintenant il n'y en a plus *(Berrien)* ; **'Vel ahe gis-se oa ur familh plouïchen hag ar re-s(e) oa aet tri (a)ssames d'an Amerik, un' d'anê-gn nôa reüssisset mad-tre hag an dow-all nôa 'n-im rivinet 'n-ur hond-kuit !** : Comme ici où il y eut une famille de campagnards qui partirent ensembles en Amérique, un d'entre eux avait très bien réussi et les deux autres se sont ruinés en partant ! *(Sant-Wazheg)*

**REVOLUSSÏON** [revoly'sijən] : n.f. (pl. **revolussionou** [revoly'sjɔ̃nu]) ; Révolution

**Pé oa deut ar Revolussïon Vras dre amañ gi-mañ** : Lorsque vint la Grande Révolution par ici-même *(Landelo)* ; **Med ar Revolussïon na stopet an dra-he toud** : Mais la Révolution a stoppé tout ça *(Landelo)*

**REVOLUSSIONO** [revolu'sjɔ̃no] : vb. ; Révolutionner

**Oh ! Hem(añ) so 'hond da zreiñ ha revolussiono toud an traou** : Oh ! Il va tourner et tout révolutionner *(Lokarn)*

**REVOLVER** [re'volvɛr] : [***revolver*** 1992] n.m. (pl. **-iou** [revol'vɛrju]) ; Revolver

**Ha hemañ tap e revolver ha lao (a)nèoñ, plant(et) un tenn dèoñ ba-kreis e benn** : Et il prit son revolver et le tua, une balle plantée en pleine tête *(Landelo)*

**REVUS** ['rɛːvyz-s] : [***reffus*** 1557] n.m. ; Refus

- **Kaoud sort revus (e-)bed** : N'opposer aucun refus ; **Ah ! Hezh so ur paotr dirastol ! Heñ zeb toud, heñ neus sort revus (e-)bed !** : Ah ! C'est un garçon facile à contenter ! Il mange tout, il n'oppose aucun refus ! *(Skrigneg)*

**REVUS / REFUSAÑ** ['rɛːvyz-s] [r(e/ø)'fyːzə] : [***reffusaff*** 1499 ; ***refus*** 1632] vb. ; Refuser

**Heñ na revus sort e-bed !** : Il ne refuse rien ! *(Skrigneg)* ; **Bet meus refuset, pegur oan ket kap d'o(be)r 'nê ba'n amzer vis(e) goull(et) 'ziganin** : J'ai refusé, puisque je n'étais pas capable de les fait dans le temps qui m'était imparti *(Lokarn)* ; **Bet meus refuset, pegur oan ket kap d'o(be)r 'nê ba'n amzer vis(e) goull(et) 'ziganin** : J'ai refusé, puisque je n'étais pas capable de les fait dans le temps qui m'était imparti *(Lokarn)*

- **En-om revus + *vb.*** : Se refuser à + *vb.* ; **Ha ni 'n-om revus sklej(añ) traou !** : Nous nous refusons à tracter ! *(Poullaouen)*

**REW** [rɛw] : [***reau*** 1499] n.m. ; Gel / Gelée (cf. **HIR-REW**)

**Melchen tener war rew ha gwleb** : Du trèfle tendre sur la gelée et humide *(Skrigneg)* ; **Ha deus ar mitin vis(e) gwenn an traou, rew** : Et le matin c'était tout blanc, gelé *(Ponvel)* ; **Ha oa ur c'houchad-rew war'naoñ ha oa kousked mesk ar linad deuh ar mintin** : Et il était recouvert d'une couche de gel et il dormait parmi les orties le matin *(Poullaouen)* ; **Melchen war 'r rew, me ma koll(e)t diw veuc'h ! Kass(e)t ar saout re a-bred maes !** : Du trèfle sur la gelée, j'avais perdu deux vaches ! J'avais sorti les vaches trop tôt ! *(Kareis)* ; **Hag a oan à choñjal sevel dou(a)r dê ha lakad un tamm *voile* warne goude pete-goûd, kar bremañ momp rew c'hoazh hañ !** : Et je pensais les buter et mettre un petit voile dessus après au cas où, car maintenant nous aurons encore du gel hein ! *(Skrigneg)*

- **Gwraet butun ga'r rew** : Cramé (-e) par le gel ; **An hortañsia zo gwraet butun gante ga'r rew** : Le gel a complètement cramé les hortensias *(Poullaouen)*
- **Mond ar rew war *u(d)b.*** : Être atteint par le gel ; **Ar mo(d)-se ma teu rew ha pa vé sa(v)et dou(a)r d'ar patates n'a ket rew warne ken vounnus** : Comme ça si le gel arrive, lorsqu'on bute les patates, le gel ne les atteint pas aussi vite *(Skrigneg)*
- **Rew (kaled / mat)** : Forte gelée ; **Rew kaled so bet** : Il y a eu une forte gelée *(Plouïe)* ; **Hiriw zo bet rew mat** : Il y a eu aujourd'hui de fortes gelées *(Poullaouen)*

**REWR / RÈR** [rɛːr] [rɛwr] : [***refr*** 1464] n.f. ; Cul (cf. **BOTES-RÈR**)

**Lak da rer war ar gador** : Pose ton cul sur la chaise *(Plouïe)* ; **C'hweo an tan daoñ ba'n i rewr, mo(d)-se 'h ay war-raog** : Allume le feu dans son cul, comme ça il avancera *(Skrigneg)* ; **Me zo hond da lak anaoñ en-dro d'i sakre rer !** : Je vais le mettre autour de ton sacré cul ! *(Plonee)* ; **Distok da rewr alesse, astud !** : Lève ton cul de là, minable ! *(Poullaouen)* ; **An a(v)el ba krec'h, an a(v)el ba'n traoñ, an a(v)el ba ma rèr ha glô bemde** : Le vent d'est, le vent du sud-ouest, le vent dans mon cul et la pluie tous les jours *(Kallag)* ; **Barzh da rewr-te n'é ket bet ma vri c'hoazh ! Sete n'é ket bet partoud !** : Dans ton cul à toi, mon nez n'est pas encore allé ! Il n'est donc pas allé partout ! *(Skrigneg)* ; **Ur rodell ree ken a oa hi sae 'flapiñ deus hi rewr** : Elle roulait des hanches si bien que sa robe battait contre son cul *(Skrigneg)* ; **Hag ar vinell oa ba he vri deja ha me ma tap (a)nèi ba kostenn ma rèr ha beñ moa santet (a)nèi passeal hañ** : Et elle avait déjà la muselière au nez et je me la suis prise sur le côté de mon cul eh ben je l'avais sentie passer hein *(Ponvel)* ; **Ya, me(d) peus ket harpet ho penn ba'r harzh ha trôet ho rèr dê** : Oui, mais vous n'avez pas pris appui de votre tête dans la haie ni le leur avez tourné votre cul *(Kleden)* ; **Un ambarasséres, n'eus kem(ed) lak(ad) ur bleuñenn dèi ba' he rèr, houzh nijefe** : Une frimeuse, il suffit de lui mettre une plume dans le cul et elle s'envolerait *(Laz)* ; **Ar re-h(e) vij(e) o rewr noazh, sete a staotent hag à reent ar pezh nagn c'hoant mod a zigouee, houzoh walc'h, pa nijent c'hoant !** : Ils avaient le cul nu, donc ils pissaient et ils faisaient ce qu'ils voulaient comme ça arrivait, vous savez bien, lorsqu'ils avaient envie ! *(Skrigneg)* ; **Ha pa vijent tapet deuh ar c'ha(v)ell deuh ar mintin teue ar moged deuh o rewr ken gwleb 'vel**

**vij(e) o rewr ha tomm memes-tra !** : Et lorsqu'on les prenait du berceau le matin, de la fumée s'échappait de leur derrière tellement leur derrière était mouillé et chaud malgré tout *(Skrigneg)*

- **Bara rewr-dorzh** : (du) Pain ayant une baisure au talon (partie d'un pain mal cuit à cause de deux pains qui se touchent, cf. le baiser du boulanger) ; **Un tamm bar' rèr-dorzh, 'benn vé 'n tammig tu *faible*, n'é ket poazh-mat** : Un peu de pain ayant une baisure au talon, quand c'est un petit peu le côté faible, il n'est pas bien cuit *(Laz)*
- **Be du e rer** : Être (dans une misère noire / misérable) ; **Ar re-he zo powr-du, du é o rer !** : Ils sont extrêmement pauvres, dans une misère noire ! *(Skrigneg)* ; **Ar reñ-s(e) é du o rèr** : Ils sont dans une misère noire *(Kergloff)* ; **Park hezh é du e rèr** : Son champ est misérable *(Kergloff)* ; **D'ar mar(e)-se oa du mé rèr !** : À cette époque j'étais dans une misère noire ! *(Kergloff)*
- **Be e vri ba e rewr** : Être à la cote ; **Hem(añ) (e)ma e vri ba e rewr !** : Ils sont à la côte ! *(Skrigneg)*
- **Be e re(w)r war ar plén** : Être à la dèche ; **Ha ma neuhe vé ket klêt ar goukoug kano (a-)benn an naw deus mis-ebrel vé é rewr war ar plén** : Si on n'entendait pas le coucou avant le neuf avril c'est qu'il est à la dèche *(Kleden)*
- **Be kerc'h kras ba e rèr** : Ne pas tenir en place (enfant) (mot-à-mot : Avoir de l'avoine grillé dans le cul) ; **Hezh so kerc'h kras ba e rèr** : Il ne tient pas en place *(Motre)*
- **Be trôet ar bramm ba e rèr** : Ne plus se sentir péter ; **Hezh é troêt ar bramm ba e rèr** : Il ne se sent plus péter ! *(Skrigneg)*
- **Chech e re(w)r gantoñ a-dreñw dalc'h-mad** : Être constamment un tire-au-flanc *(Plouïe)*
- **Chlejañ e re(w)r** : Traîner son cul / Lambiner *(Plouïe)*
- **Glaw vrass ken yey dour ba rèr 'r re-vihen !** : De la grosse pluie, à tel point que l'eau rentrera dans le cul des petits *(Laz)*
- **Glev ket e rèr 'vrammad** : Il n'entend pas son cul péter (c-à-d. il est sourd) *(Plonee)*
- **Gwraet e vragou daoñ (a-)raog e rèr** : (fig.) Veut aller trop vite / Adhère trop vite au progrès / Né avec une cuiller d'argent dans la bouche (mot-à-mot : Fait son pantalon à lui avant son cul) ; **« Heñ é gwraet i vragou daoñ raog i rewr ! » Heñ oa ar sistem da lar(e)d oa penvi'g, ma !** : « Son pantalon lui a été fait avant son cul ! » C'était manière de dire qu'il était riche, eh bien ! *(Skrigneg)* ; **Tud ha' gemer o feurm war-lerc'h o dud ha 'h ee un tammig buannoc'h (e)vid ar re-all war ar progrè, oh ya ! Med vise laret : « Hezh zo braw a-walc'h daoñ, hezh oa gwraet e vragou daoñ (a-)raog e rèr ! Aet ar mod-se... »** : Des gens qui reprenaient la ferme de leurs parents, et qui adhéraient un peu plus rapidement que les autres au progrès, oh oui ! Mais on disait : « Il a la belle vie, on lui a fait son pantalon avant son cul ! » Parti comme ça *(Plouïe)* ; **Hezh oa gwraet e vragou daoñ a-raog e rèr** : Il est né avec une cuiller d'argent dans la bouche *(Plouïe)*
- **Heb penn na rèr** : Sans queue ni tête ; **Kaojou disuit, heb penn na rèr** : Des paroles incohérentes, sans queue ni tête *(Poullaouen)*
- **Hemañ a faot daoñ brammad brassoc'h (e)vid toull e rer** : Il veut péter plus haut que son cul (mot-à-mot : ... plus grand que le...) *(Plouïe)*
- **Kac'had deus e re(w)r** : Péter plus haut que son cul ; **Kac'het teus deus da rer** : T'as pété plus haut que ton cul *(Plouïe)*
- **Kaoud ur rèr ijel** : Être un nabot ; **Heñ neus ur rèr ijel !** : C'est un nabot *(Skrigneg)*
- **Lakad e vis-bihen ba e rewr** : Devenir penaud (m-à-m. mettre son petit doigt dans son cul) ; **Hag an dud 'e, pa welent ar re-he, a lake o bis-bihen ba o rewr, 'vel vije lar(e)t** : Et les gens également, lorsqu'ils les voyaient, devenait penauds, comme on disait *(Skrigneg)*
- **Leun e rèr** : Saoul comme un cochon ; **Leun o rèr adarr(e) !** : Encore saouls comme des cochons ! *(Plonee)* ; **Hezh vé leun e rèr bemd(e)** : Il est saoul tous les jours comme un cochon *(Poullaouen)*
- **Mond e vis-bihen gantoñ ba e rewr** : Partir la queue entre les jambes / S'en aller penaud (m-à-m. aller avec son petit doigt dans son cul) ; **Aet oagn toud o bis-bihen gante ba o rewr** : Ils sont tous partis la queue entre les jambes *(Skrigneg)*
- **Na lost na rer** : Sans queue ni tête *(An Uhelgoat)*
- **N'é ket mad da sklapañ ga rewr ur c'hi** : Il n'est même pas bon à jeter au cul d'un chien (loc. pour parler d'une boisson infecte) ; **Nann, n'é ket blased gwal vat ar jistr ! N'é ket mad da sklapañ ga rewr ur c'hi, 'vel vij(e) laret** : Non, le cidre n'a pas très bon goût ! Il n'est même pas bon à jeter au cul du chien, comme on disait *(Skrigneg)*
- **Peus kim(ed) frot(añ) e rèr g'un awal poazh !** : Tu n'as qu'à lui frotter le cul avec une pomme cuite ! (se dit de *qqn.* ne tenant pas l'alcool) *(Laz)*
- **Rèr-cherret** : Coincée du cul ; **Houzh neus ur rèr cherret** : C'est une coincée *(Plouïe)*
- **Rèr dïaes** : Personne pinailleuse ; **Ur rèr dïaes, an dra-he zo un' ha' na vé ket kontant gwech e-bed, be dalc'h-mad un dra bennaket vé 'n-treus gantoñ** : Un « cul difficile » c'est un qui n'est jamais content, constamment quelque chose qui va de travers *(Plouïe)*
- **Re(w)r dru** : Gros cul / Gros derche ; **Houn(ezh) neus ur rer-dru** : Elle a un gros cul *(Plouïe)*
- **Re(w)r gaoc'h** : Empoté / Crasseux / Merdeux ; **Henn(ezh) neus ur rer gaoc'h** : C'est un empoté *(Plouïe)*
- **Rèr goat** : Frigide / Stérile ; **Houmañ zo ur rèr goat** : C'est une frigide *(Kallag)*
- **Rèr-leden** : Gros cul ; **Ur rèr leden** : Un gros cul *(Kergloff)*
- **Rèr-lor** : Fainéant *(Plouïe)*
- **Rèr-sec'h** : Frigide ; **Houzh zo ur rèr-sec'h** : C'est une frigide *(Plouïe)*
- **Rus-re(w)r** : Fainéant ; **Hiñzh zo ur rus-rer** : C'est un fainéant *(Plouïe)* ; **Chom war-lerc'h, teu ket da heuilhañ gwech e-bed, heñ n'é keme ur rus-rèr (a)naoñ !** : Il reste derrière, il n'arrive jamais à suivre, ce

n'est qu'un fainéant ! *(Plouïe)* ; **Ar re-he zo rus-boutou ! Rus-rèriou !** : Ce sont des traîne-savates ! Des fainéants ! *(Plouïe)*

➢ **Se(v)el droug ba e re(w)r** : Se prendre le chou ; **Med (a-)benn-neuhe oa sa(v)et droug ba rear ar Gewr bras 'e !** : Mais pour-lors ça prenait le chou au grand Gewr *(Landelo)*

➢ **Sevel e re(w)r ba'n aer** : Lever le derrière en l'air ; **Sevel a reent o rèr ba'n aer** : Ils levaient le derrière en l'air *(Poullaouen)*

➢ **Tan gantoñ ba e rer** : Il a le feu au cul ; **Laret (e)ma Paol-gozh (o) hond mell-divell (e)tresseg an ivern ha tan gantoñ ba'n e rèr** : Dites que c'est le vieux Paul (diable) qui rentre en vrac en enfer, il avait le feu au cul *(Poullaouen)*

**REWR-BERVED** [rɛr'bɛrvəd-t] : [***rewr bervet*** 1984] n.m. ; Individu excité, ne tenant pas en place

**Hezh so ur rèr-bervet !** : Il ne tient pas en place ! *(Poullaouen)*

**REWRAD** ['rɛ:rəd-t] : [***rêrad*** 1927] n.m. ; Cuite (alcool)

➢ **Rewrad-owen** : Trouille bleue ; **Me ma bet ur rewrad-owen !** : J'avais eu une trouille bleue ! *(Berrien)*

**RI ! / C'HRI** [rri !] [xri!] : interj. ; En arrière (ordre donné aux chevaux)

**Oh ! Lod lare « kul » dê ha lod-all lare « c'hri !!! » dê** : Oh ! Certains leur disaient « kul ! » (recule) et d'autres leur disaient « c'hri !!! » (recule, ordre donné aux chevaux) *(Speied)* ; **« Ri ! » vé lar(e)t d'ar c'herseg ma 'h a-hè re vounnus, « Hohoho, ri a-dreñw ! »** : On dit « En arrière ! » aux chevaux s'ils vont trop vite, « Hohoho, en arrière ! » *(Kleden)* ; **Ar bass hag ar c'hulier ! Heñ servijè da gass (a-)dreñw, heñ, ma 'h ee re ar c'harr, ar c'harr re (a-)raog vïe lar(et) d'ar marc'h : « Ale ri ! » Hag ba i brid jech anaoñ war i hinou da gass ar c'harr (a-)dreñw** : La sellette et l'avaloir ! Il servait à amener vers l'arrière, il, si la charrette allait trop, la charrette allait trop en avant on disait au cheval : « Ale en arrière ! » Et par la bride on tirait sur sa gueule pour amener la charrette en arrière *(Kleden)* ; **Lod lare « ri a-dreñw ! », med oa ket daw, ar marc'h ouïe (a-)walc'h pé vïe lar(e)t « ri » daoñ, (a-)benn-neu'n gomañse-heñw kass (a-)dreñw (e)n-ur harp e rèr ba'r c'hulier** : Certains disaient « ri a-dreñw » mais, ce n'était pas nécessaire, le cheval savait bien quand on lui disait « ri », pour-lors il commençait à amener vers l'arrière en appuyant son cul dans l'avaloir *(Kleden)* ; **Ri !** : En arrière ! *(Kleden)* ; **Ur lon-keseg a cheche ket 'nèoñ : « Oh ! Heñ n'é ket frañ 'nèoñ ! » Pa vé laret dê o(be)r ri ha 'h arete ket** : D'une monture qui ne tirait pas : « Oh ! Elle n'est pas franche ! » Lorsqu'on leur dit de s'arrêter et qu'elle ne s'arrêtait pas *(Sant-Wazheg)*

**RIBIN / RIBIL** ['ri:bən] ['ri:bil] : [***ribincq*** 1732] n.m. ; Boyau (espace long et peu large) / Sentier très étroit

✗ *cf.* : ***gwinojenn***

◆ Boyau ; **Ar re-h(e) bassee ba un tamm ribil, gou(de)-se o goûg jomeè war-lerc'h** : Elles passaient (les poules) dans un boyau, ensuite leur cou restait derrière *(Laz)*

◆ Sentier très étroit ; **Hag ba-lec'h (e)ma 'r feuteun Sant-Jermen, ah(e) zo un tamm ribil mo(d)-se** : Et là ou se trouve la fontaine Sainte-Germaine, il y a un sentier très étroit comme ça *(Laz)* ; **Lakeet ur lass ha' ziskenne ah(e) da tri pe be(va)r metr b(e)nnaket mo(d)-se ha un taol krenn ah(e), ar ribil mo(d)-se ha oa lakeet ur lass dèoñ 'è, ur fissellenn solud mat just 'vid tap an (dr)a-he ba tre o divis(k)er !** : Le collet fut mis qui descendait là comme ça à trois ou quatre et quelques et un coup sec là, le sentier très étroit comme ça et on lui mit aussi un collet, une ficelle bien solide juste pour l'attraper entre ses jambes ! *(Laz)*

**RIBOSTADENN / RIBOUSTADENN / RIMOSTADENN** [rib(o/u)s'tɑ:dən] [rimos'tɑ:dən] : [***ribourtadenn*** 1879] n.f. (pl. **-ou** [rib(o/u)sta'dɛnu] [rimosta'dɛnu]) ; Ritournelle

**Un eurvezh da jilow ribostadennou** : Une heure à écouter des ritournelles *(An Uhelgoat)* ; **Memes rimostadennou vé ga hezh** : C'est toujours les mêmes ritournelles avec lui *(Poullaouen)* ; **Pe c'hoa(r)i ar c'hartou, pe kontañ ribostadennou ha : Kont' ar gaos** : Soit jouer aux cartes, soit raconter des ritournelles et : Taper la discute *(Lannedern)* ; **Pa oan bihen, mamm-gozh 'n-hi(n)i vije kontañ riboustadennou mod-se diñ** : Lorsque j'étais petite, c'était ma grand-mère qui me racontait ainsi des ritournelles *(Skrigneg)* ; **Gwech-all, pa vijen neu'n yowank vije tommet ba'r c'hoñgn deuh an noñs hag un' m(e)nneg a gomañse ga ur ribostadenn bennaket** : Autrefois, lorsque j'étais alors jeune on se chauffait au coin du feu la nuit et quelqu'un commençait une ritournelle *(Poullaouen)*

**RIBOT / RIBOUT** ['ribɔd-t] ['ri:bud-t] : [***ribot*** 1499] n.m. ; Baratte (cf. **BAZH-RIBOT**)

**Oh ! Oa ket (a) zifer(añ)s, an dra-he zepande deuh ar ribout a ha** : Oh ! Il n'y avait pas de différence, ça dépendait de la baratte que tu avais *(Skrigneg)* ; **Prestig goude mamp prenet un ekremeus hag ur ribot elektrik, toud elektrik, opala ! Neuhe 'h ee an traou en-dro 'ha !** : Peu après nous avions acheté une écrémeuse et une baratte électrique, tout électrique, opala ! Là ça y allait ma foi ! *(Berrien)*

➢ **Digass amann ba'r ribout** : Produire du beurre dans la baratte ; **Wechou vïe daw bi pell 'tigass amann ba'r ribout** : Il fallait parfois prendre du temps pour le produire du beurre dans la baratte *(Sant-Wazheg)* ; **Me(d) dé gomañs oa ur poufèr un tamm a(he), ma peus c'hoant, a-wechou vïe daw bi pell 'tigass amann barzh ! Vïe daw skoiñ alïes** : Mais au départ il y avait une marmite en quelque sorte là, si tu veux, parfois il fallait mettre du temps pour y produire du beurre ! Il fallait battre souvent *(Sant-Wazheg)*

➢ **Pod-ribot** : Baratte ; **Ar pod-ribot en he gaol** : La baratte dans son entrejambe *(An Uhelgoat)*

➢ **Laezh-ribot** : Babeurre (lait-ribot) ; **Laezh-ribot da ribotañ ha da ziribotañ** : Du babeurre à baratter et à finir de baratter *(An Uhelgoat)* ; **Ha ribotad laezh vije gwraet 'è blam da gaoud laezh-ribout da zibiñ ga'r**

**c'hrampouzh** : Et on barattait aussi le lait pour obtenir du lait baratté pour accompagner les crêpes *(Skrigneg)* ; **A lakes 'naoñ ba ar ribout hag a drôes ar ribout hag a goude ar laezh vije laezh-ribout neuhe pa dapes an amann maes ar ribout, an amann a 'n-om ramasse, mé-keres, 'n ur blokad** : Tu le mettais dans la baratte, tu tournais la baratte et après le lait était alors du babeurre lorsque tu enlevais le beurre de la baratte, le beurre se ramassait, si tu veux, en un bloc *(Skrigneg)*

- **Ribout da droiñ** : Baratte à pales / Baratte à manivelle ; **Loaiou oa 'treiñ ba'r ribout** : Des pales tournaient dans la baratte *(Skrigneg)* ; **Ah ! Ah beñ 'h een da droiñ ar ribout ahe** : Ah ! Ah ben j'allais tourner la manivelle (baratte) *(Berrien)* ; **Me(d) goud(e)-se, 'benn oa kemer(e)t ar ribout oa pannili barzh, houzh teue founnissoc'h** : Mais ensuite, quand on prenait la baratte à pales, elle venait plus vite (la crème) *(Sant-Wazheg)* ; ; **Ba'h ar ribout oa loaiou hag a vije trôet ar mod-se hag a 'n-om ga(v)e d'o(be)r amann, loaiou-koat, an dra-he oa beus memes ! An dra-he stage ket an amann deusontoñ** : Il y avait des pales dans la baratte que l'on tournait comme ça et ça devenait du beurre, des pales de bois, c'était même du buis ! Le beurre ne s'y collait pas *(Skrigneg)*
- **Ribout da skoiñ / Ribout hir** : Baratte fixe / Baratte à pilon ; **Goude-se vise laket ba'r ribout ga'r vazh** : Ensuite on mettait dans la baratte à pilon *(Ponvel)* ; **Dé gomañs oa ur ribout ha' vis(e) skôet ar mo(d)-se gati** : Au départ il y avait une baratte que l'on utilisait en frappant ainsi *(Sant-Wazheg)* ; **Wechou, n'ounn ket pad pe-geid peus da skoiñ war ar ribout ! Ha wechou-all teue founnus** : Parfois, je ne sais pas pendant combien de temps tu dois battre la baratte ! Et d'autres fois ça venait rapidement *(Plonee)* ; **Pa vije gwraet ga'r ribout hir oa ur vazh ga ur rondellenn ahe da skeiñ war ar c'hoaien hag a ree amann** : Lorsqu'on utilisait la longue baratte il y avait là un bâton munis d'une rondelle pour battre la crème et ça produisait du beurre *(Skrigneg)* ; **Sete vïe lakeet ar re-yowank da zivesk(añ) ar ribout ! Ya-ya, ma mamm neus bet gwraet 'vid ar wech toud !** : Donc les jeunes, on les faisait brasser la baratte ! Oui-oui, ma mère a toujours fait ça ! *(Plonee)* ; **Ba du-mañ oa un' d(a) skoiñ hag a ba lod-all na da droiñ 'e, ur ribout da droiñ ! Med me meus bet gwraet 'vid ar wech toud ga un' da skoiñ, divesk(añ) ha skoiñ** : Chez moi il y avait une à battre et chez d'autres il y avait aussi à tourner, une baratte à tourner ! Mais moi j'ai depuis toujours fait avec une à battre, brasser et battre *(Plonee)*

**RIBOTAD** [ri'bɔtə(d-t)] : [***ribota*** 1659] vb. ; Baratter / & vulg. Baiser

**Me meus bet ribotet laezh** : J'ai eu baratté le lait *(Plourac'h)* ; **Laezh-ribot da ribotañ ha da ziribotañ** : Du babeurre à baratter et à finir de baratter *(An Uhelgoat)* ; **Mahat (e)ma-heñw é ribotad da vad** : Il doit être en train de la baiser sérieusement *(Poullaouen)* ; **Na k(et) ar gourach an dud da ribotad laezh kin...** : Les gens n'avaient plus le courage de baratter le lait... *(Lokarn)* ; **Pé vije digoènet vije laket ba'r pod-grê ha vije leusket eizhte 'benn ribotad 'naoñ** : Lorsque c'était écrémé, on mettait dans le pot en grès et on laissait huit jours avant de la baratter *(Skrigneg)* ; **Ha ribotad laezh vije gwraet 'è blam da gaoud laezh-ribout da zibiñ ga'r c'hrampouzh** : Et on barattait aussi le lait pour obtenir du lait baratté pour accompagner les crêpes *(Skrigneg)* ; **Pa vije e(rr)i leun neuhe vije laket ba'h ar ribout da ribotad an amann neuhe, sell vije amann vresk bep su(zhu)n** : Lorsqu'il était plein on le mettait dans la baratte pour baratter le beurre, il y avait donc du beurre frais chaque semaine *(Skrigneg)*

**RIBOTER** [ri'botər] : [***ribodèr*** 1732] n.m. (pl. **-ien** [ribo'tɛrjən]) ; Baratteur

**Ar re-he zo (e)vid ar riboterien** : Ils sont pour les baratteurs *(Lokarn)*

**RIBOUL** ['(r)riːbul] : [***riboul*** XVIe] n.m. (pl. **-ou** [ri'buːlu]) ; Passage étroit

**Un trañch da stouvañ ur riboul gwraet ga'r saout ba'r c'hleuñ 'n-ur hond da làerezh** : Une houe pour boucher le passage étroit fait par les vaches dans le talus en allant voler *(An Uhelgoat)*

**RICHENN** ['riʃən] : [***rizhenn*** 1992] n.f. (pl. **-ou** [ri'ʃɛnu]) ; Conte / Légende (populaire) / Dicton

**Chann ha Yann oa o-dow marc'hadour-amann, richenn gwech-all** : Jeanne et Jean étaient tous deux vendeurs de beurre, conte d'autrefois *(Laz)* ; **Richenn Sant-Herbod ha neuhe heñi ar Rusquec zo mesk-ha-mesk** : La légende de Saint-Herbot et donc celle du Rusquec est indissociable *(Landelo)* ; **Hag blame oa ur richenn c'hoa(zh)** : Et encore du fait qu'il y avait un dicton *(Speied)* ; **Goûd ret petar é ur richenn ?** : Tu sais ce qu'est un dicton ? *(Speied)* ; **Ya, an dra-se sertenamant n'é kime richennou** : Oui ce ne sont certainement que des légendes *(Landelo)* ; **Añfeñ goûd a houh ar richenn toud** : Enfin tu connais toute la légende quoi hein *(Landelo)*

- **Ar richenn lar...** : D'après la légende / La légende dit ; **Ar richenn lar oa-hañw ur mell dèn bras** : D'après la légende c'était un géant *(Landelo)* ; **Lar ar richenn papred** : (De ce que) dit la légende en tout cas *(Landelo)*
- **Deus mod lar ar richenn** : D'après ce que dit la légende *(Landelo)*

**RIDAÑ** ['riːdə] : [***ridaff*** 1632] vb. ; Rider

**An dra-he é an *téléphone à rames*, pis greun ridet ahe !** : Ce sont les téléphones à rames, des pois à grains ridés là ! *(Skrigneg)* ; **Hezh so ur lahudenn gad ur sac'h ridet !** : C'est un escogriffe avec un sac ridé ! *(Skrigneg)*

- **Ridañ ga'r riw** : Transir (de froid) ; **Me zo ridet ga'r riw 'ha !** : Je suis transi ! *(Skrigneg)* ; **Ridañ ga'r riw, krenañ !** : Transir de froid, trembler ! *(Skrigneg)*

**RIDELL** ['riːdəl] : [***ridêl*** 1723] n.f. (pl. **-ou** [ri'dɛlu]) ; Crible

**Set(u) pé vije karget da-beked ar ridellou oa rankes roulañ (a)naoñ ha digor anaoñ (e)vid ober ur gargad vraw** : On chargeait donc jusqu'aux cribles tu devais le rouler et l'ouvrir pour faire une beau chargement *(Berrien)*

- **Ridell-toull** : Un crible percé / Personne indiscrète ; **Deus an heñi a oa ket gouest da zelc'hel ur sekred vise laret : Hezh zo ur ridell-toull** : De celui qui était incapable de garder un secret on disait : C'est un « crible percé » *(Plouïe)*

**RIDENN** ['ri:dən] : [***ritenn*** 1978] n.f. (pl. **-ou** [ri'dɛnu]) ; Ligne tracée (dans/sur *qqchose*)

**Ha vise keme(d) un tamm ridenn ar mo(d)-se ba-kreis an hent hag un uvel(d)er erc'h partoud !** : Et il n'y avait qu'une petite ligne tracée comme ça au milieu de la route et partout une hauteur de neige ! *(Lokarn)*

**RIDOS** ['ri:doz-s] : n.m. (pl. **ridojou** [ri'do:ʒu]) ; Rideau

**Ridojou, gav ket din, añfin n'oun ket (e)vid lared dit, kara** : Des rideaux, je ne crois pas, enfin je ne peux pas te dire, n'est-ce pas *(Skrigneg)*

**RIGOLIÑ** [ri'go:li] : [***rigoliñ*** 1992] vb. ; Rigoler (cf. **C'HOARZHIN**)

**Eh ! Red a oa demp rigol' un tamm 'e, pugur oamp c'hoazh bugale 'e !** : Eh ! Il nous fallait rigoler un peu aussi, puisque nous étions encore des enfants ! *(Karnod)* ; **Tud sirivus, n'houllont ket 'n-on amusiñ d'o(be)r mann e-bed na da rigoliñ na sort e-bed !** : Des gens sérieux, qui ne veulent pas s'amuser à rien faire ni à rien ni rien du tout ! *(Skrigneg)* ; **Da dad oa un tamm mo(d)-se à rigoliñ duzhtu wele un dra mennaket ha te zo héñvel-bew deusountoñ !** : Ton père était un peu comme ça à rire dès qu'il voyait quelque chose et toi tu es son portrait craché ! *(Skrigneg)*

**RIGOLO** [ri'go:lo] : ad. ; Rigolo (-te)

✗ *syn.* : ***fentus*** ; & *cf.* : ***astrafer***

**Un dèn rigolo !** : Une personne rigolote ! *(Skrigneg)*

**RIJENN** ['ri:ʒən] : [***risen*** 1716] n.f. (pl. **-ou** [ri'ʒɛnu]) ; Rangée / Strie / Pli (tissu) / Côte (de pantalon)

**Res ar rijenn** : Au ras de la rangée *(Plouïe)* ; **Kês war-eñwn ga'r rijenn !** : Fais la rangée droite ! *(Plouïe)* ; **Ar rijenn(ou) vis(e) ba(r)zh-enne !** : Ils portaient des côtes (pantalons) ! *(Kareis)* ; **Un ti-doub, diw or kost-ha-kost, un tamm rijenn-vein ba'r c'hreis 'hat** : Une maison mitoyenne, deux portes côte-à-côte, une petite strie de pierre au centre *(An Uhelgoat)* ; **Ha pé vïer krog hadañ petrabes, beñ vis(e) un' hadañ 'nê domp ga'n hadéres vihen ahe, un' diw rijenn !** : Et lorsqu'on semait des betteraves, ben il y en avait un qui nous les semait munis du petit semoir, un pour deux rangées ! *(Kolloreg)* ; **Ar patroñ vis(e) krog 'è troïñ-douar hag 'è vis(e) laket beb 'n eil rijenn ! Ur rijenn, vis(e) gwraet ar boem ha 'benn ar rijenn war-lerc'h vïe laket an aval-douar** : Le patron commençait aussi à tourner la terre et aussi on mettait toutes les deux rangées ! Une rangée, on faisait le sillon et dès la rangée suivante on mettait les pommes de terres *(Sant-Wazheg)* ; **Ha pé vïent gwelet 'tond, ar re-he vis(e) ur vandenn(a)d ha vise brageier gwenn ar mod-m(añ) gate hag ur rijenn fer(e)t gate, vis(e) fer(e)t ar bragou** : Et lorsqu'on les voyait venir, ils étaient toute une bande, vêtus de pantalons blancs comme-ci et d'un pli repassé, les pantalons étaient repassés *(Plouïe)*

**RIJENNAD** [ri'ʒɛnəd-t] : [***risennad*** 1919] n.f. ; Rangée de (pommes de terre...)

**Ma kouefe an neñw war an douar, (e)n-im daol war da gov (e)tre diw rijennad patates, to droug e-bed** : Si le ciel devait tomber sur la terre, se jeter à plat ventre entre deux rangées de pommes de terre, tu n'auras aucun mal *(Poullaouen)*

**RIJENNED** [ri'ʒɛn(ɛd-t)] : [***rizennet*** 1955] ad. ; Côtelé (-e)

- **Bragou rijenned** : Pantalon côtelé ; **Brageier rijenned vije kalz, ar re-he oa re-vraw ha solud memes-tra !** : Il y avait beaucoup de pantalons côtelés, ils étaient beaux et quand-même solides ! *(Ar Fouillez)* ; **Ar bragou rijenn(ed), ar re-m(añ) oagn ket 'vi(d) ar pemde 'vel-se, ar reñ-h(e) oa 'vi(d) ar sul neu'n ! Ar re-m(añ) oa potop !** : Les pantalons côtelés, ils n'étaient pas pour tous les jours comme ça, ils étaient alors pour le dimanche ! Ils étaient en suédine ! *(Kareis)*

**RIK** [rik] : [***rict*** XVII[e]] ad. ; Probe / Intègre

**Hezh so un dèn rik, un dèn eñwn** : C'est une personne probe, une personne droite *(Plouïe)* ; **Hezh zo rik** : Il est intègre *(Poullaouen)*

**RIMAÑ** ['ri:mə] : [***rymañ*** 1732] vb. ; Rimer

**Ah ! Ga'n dra-he rim mad 'hat !** : Ah ! Ça rime bien avec ça ma foi ! *(Kergloff)*

**RIMODELL / RISMODELL** [ri'mɔ:dəl] [ris'mɔ:dəl] : [***rimadell*** 1659 ; ***rimodell*** 1931] n.f. (pl. **-ou** [ri(s)mɔ'dɛlu] **rismodilli** [ri(s)mɔ'dili]) ; Comptine / Historiette / Rimaille

**Ha kontet ar rismodell-te din-me** : Et on m'a racontée cette historiette *(Plouïe)* ; **Ur rimodell ma peus c'hoant** : Un bout rimé si tu veux *(Speied)* ; **Bet meus bet klêt kalz rimodellou 'hat !** : Ma foi, j'ai entendu beaucoup d'historiettes ! *(Laz)* ; **N'o ket klêt deuh rimodellou ar mo-se kin dre ahe !** : On n'entendra plus parler d'histoires comme ça par ici ! *(Landelo)* ; **An dra-m(añ) ma'hat oa ur rimodell ma'hat heñ** : C'était probablement une comptine hein ! *(Kleden)* ; **Sete gonten mé rimodellou dê** : Donc je leur contais mes historiettes *(Sant-Wazheg)* ; **Ar rimodell-mañ zo bet kontet din ga ur vowes kozh bremañ zo dow-ugent vla so** : Cette historiette m'a été contée par une vieille femme il y a maintenant quarante ans *(Lokered)* ; **Ar rimodell-mañ é rimodell ar roue**

**Lesquélen** : Cette historiette est l'historiette du roi de Lesquélen *(Lokered)* ; **Seto Louï na kompren(e)t ha na gwraet e rimodell war hi his ha na parêt ar re-yowank, troc'het ar foerell** : Donc Louis comprit et avait fait sa comptine après et avait guéri les jeunes, coupé la diarrhée *(Kleden)* ; **Ar re-yowank vije (a)ssames ga'r re-gozh ha neuhe vije mïoc'h rismodilli** : Les jeunes étaient avec les vieux et il y avait alors plus d'historiettes *(Berrien)* ; **Oh ! Bi so lod ha' oar traou, rimodellou ar mod-se** : Oh ! Certains savent des choses, des historiettes comme ça *(Kergloff)* ; **Hè faoteè dê toud mond ba i c'hichenn, pugur vïe 'konto rimodellou dê-gn 'ta !** : Ils voulaient tous aller à ses côtés, puisqu'il leur racontait des historiettes tiens ! *(Laz)* ; **Ha oa 'n-om staolet 'n-ur zond ba'n ti, 'n-om staolet war hi venn-dowlin tal ar gwele ha komañset da lare(d) hi rismodilli** : Et elle se jetait au sol en entrant dans la maison, se jetait à genoux face au lit et elle commençait à dire ses rimailles *(Berrien)* ; **Deus war ma barlenn ma ganiñ dit ur rimodell** : Viens sur mes genoux que je te chante une comptine *(Poullaouen)*

- **Konter-rimodellou** : Conteur d'historiettes ; **Mé sad oa ur c'honter, konter-rimodellou** : Mon père était conteur, conteur d'historiettes *(Laz)*

**RINENNIÑ** [ri'nɛnə] : [***gwrimenna*** 1931] vb. ; Mener paître (les vaches) sur les chaintres

✗ *syn.* : ***trôellad***

**Ha setou vïer krog rinenniñ (a)nê** : Et donc on commençait à les faire paître sur les chaintres *(Sant-Wazheg)* ; **Hezh so aet da rinenniñ ar saout hag 'e kalz vis(e) (é) rinenn(iñ) o re, kalz tud** : Il est parti faire paître les vaches sur les chaintres, beaucoup menaient les leurs paître, beaucoup de gens *(Sant-Wazheg)* ; **Ha me vis(e) fougeet 'hond da rinenniñ mé re blam benn 'h een dé rinenniñ (a)nê vis(e) ur lew(r) ganin ha vïe laket ar lewr war-gein ar veuc'h, serr diwall anei** : Et moi j'étais fier en allant mener paître les miennes car quand j'allais les faire paître sur les chaintres, j'avais un livre et je mettais le livre sur le dos de la vache, tout en la surveillant *(Sant-Wazheg)*

**RINIER** ['rinjɛr] : n.f. ; Rivière (cf. **RIÑVIER**)

**RIÑS** [rĩs] : [***riñs*** 1992] n.m. (pl. **-ou** ['rĩsu]) ; Vide- / Vidage

- **Riñs-go(de)ll** : Ruine pour le porte-monnaie ; **Ur riñs-go'll é an dra-he !** : C'est une ruine pour le porte-monnaie ce truc ! *(Poullaouen)*
- **Riñs-taoliou** : Vide garde-manger ; **Hemañ zo ur riñs-taoliou** : C'est un vide garde-manger *(Poullaouen)*

**RIÑSADUR** [rĩ'sɑːdʸr] : [***rinsadur*** 1718] n.m. (pl. **-iou** [rĩsa'dyrju]) ; (du) Curage (résultat du l'action de curer)

- **Riñsadur-gwazh** : Curage de ruisseau (résultat du curage) ; **Oh nann, c'hwi stouvè (a)nê ga un dra m(e)nneket ha' lakè riñsadur-gwazh deus lec'h-ell barzh hag an dour 'h ee...** : Oh non, vous les bouchiez à l'aide de quelque chose et y mettiez du curage de ruisseau d'ailleurs et l'eau avançait... *(Kareis)*

**RIÑSAÑ / RIÑSIÑ** ['rĩs(ə/i)] : [***rinçaff*** 1633] vb. ; Curer / Dégager / Rincer / Vider (cf. **SKARZHAÑ**)

**Riñsañ ar wazh !** : Vider le ruisseau ! *(Skrigneg)* ; **Red vije riñsañ 'nê net** : Il fallait les vider complètement *(Skrigneg)* ; **Riñs' ar c'hrow ga'r c'hrog** : Vider la crèche, munis du croc *(Plouïe)* ; **Riñs' ar c'hrow gan ar bac'h** : Vider la crèche, munis d'un croc *(Pleiben)* ; **Neuhe a ray sur ! Neuhe a riñso 'nê toud ma hall** : Alors il (le merle) le fera sûrement ! Alors il les dégagera s'il peut *(Skrigneg)* ; **Nompass riñsañ ar c'harr kichenn an toull-karr** : Ne pas vider la charrette à côté de l'entrée du champ *(Plouïe)* ; **Riñset an ti** : La maison est vidée *(Ar Fouillez)* ; **Oh ! An dra-s(e) oa plous riñs(et) ma'hat ! Hag vis(e) solid** : Oh ! C'était probablement de la paille vidée ! C'était solide *(Ponvel)* ; **Pa vije tan vije riñset toud ar ludi ha laket an toas war ur men** : Lorsqu'il y avait du feu, on dégageait toute la cendre et on mettait la pâte sur une pierre *(Skrigneg)* ; **Ha un tamm plous d'an dan ha riñset dindanne bemde !** : Et un peu de foin en dessous et curé sous eux (chevaux) quotidiennement ! *(Skrigneg)* ; **Pugur oa put ha heñ oa divouchon pell-zo hag na c'hoant da riñs hi boutailh ene** : Puisqu'il était âcre, il était débouché depuis longtemps et là elle voulait vider sa bouteille *(Skrigneg)* ; **Sell ! Heus keme(d) riñsiñ krow-ar-c'heseg ahe his-se ! Meus ket bet amzer d'o(be)r hag a chomi da zibiñ da lein ganemp !** : Tiens ! Tu n'as qu'à vider l'écurie là ! Je n'ai pas eu le temps de faire et tu resteras manger le repas de midi avec nous ! *(Skrigneg)* ; **Me ma gwelet un' ur wech ha' oan o riñs(añ) ur varrikenn, 'tond d'o(be)r ar jistr ha ma ràet ur c'hilhornad-chistr daoñ d'hond da gousked ha (a-)benn an de war-lerc'h vintin na evet (a)naoñ toud** : J'en ai vu un une fois, je vidais une barrique, venant de faire le cidre et je lui avais donné un seau de cidre pour aller dormir et pour le lendemain matin il avait tout bu *(Poullaouen)* ; **Gad ur mousc'hoarzh kapab da riñsañ ho kalon dec'h** : D'un sourire capable de vous vider le cœur *(An Uhelgoat)* ; **Da ziharzhañ tàegn da labourad d'ar feurm da gass teil, da riñs ar c'hreier, se !** : Ils venaient travailler à la ferme pour débroussailler, pour envoyer le fumier, vider les crèches, tiens ! *(Poullaouen)* ; **Riñset ha kempennet an diw hreñch** : Les deux granges vidées et nettoyées *(An Uhelgoat)* ; **Pé teue d'ar yêr, visent laket da virviñ ! Raog kreis-te, p(a) oa bet 'tistronkañ 'nê, zebe hi lein ha goud(e) 'h ee da riñsañ 'nê pé nïent bervet** : Lorsqu'elle venait à la maison, elles les mettaient à bouillir ! Avant-midi, lorsqu'elle était allée les essanger, elle mangeait son dîner et après elle allait les rincer lorsqu'ils avaient bouillis *(Karnod)* ; **Ha riñs ar c'harr maes ar c'hreier, riñset é toud hag a reiñ dour, kass ar c'hilhorn-dour** : Et vider la charrette hors des crèches, tout est vidé et donner de l'eau, envoyer le seau d'eau *(Karnod)* ; **An (n)eizhou-bran, ar vïou ha vïe riñset ar re-he ha gwraet ho kolierou gate goud(e)-se 'e !** : Les nids de corbeaux, les œufs, on les vidait et vous en faisiez ensuite aussi des colliers ! *(Kolloreg)*

- **Riñs e (gouilhou / sac'h) gantoñ** : Se vider les couilles (vulg.) ; **Riñset é e gouilhou gantoñ** : Il s'est vidé les couilles *(Plouïe)*

**RIÑVAÑ / RIÑVO** ['rĩːvə] ['rĩːvo] : [***riñva*** 1732] vb. : Figer (comme l'huile quand il fait froid) / (se) River

**RIÑVIER / RINIER** ['rĩvjər] ['rivjɛr] ['rinjɛr] : [***riuyer*** 1499 ; ***riffier*** 1633] n.f. (pl. **-ou** [rĩ'vjɛːru] [ri'njɛːru]) ; Rivière

✗ *syn.* : ***stêr*** ; & *cf.* : ***bir, gwazh, nawes***

**Mamm-gozh vije 'kannañ ba-bord ar rinier** : Grand-mère lavait le linge au bord de la rivière *(Skrigneg)* ; **Deuh ar rinier vije gwraet ur wazh vras d'an dour d'ond** : On faisait un grand ruisseau de la rivière pour que l'eau vienne *(Skrigneg)* ; **Ha 'h eer da raskañ 'nê d'ar rinier ! Ar re-he vije rasket !** : Et on allait les racler à la rivière ! On les raclait ! *(Skrigneg)* ; **Deut da-beteg ar riñvier, na teu(o)nt ket avañsetoc'h** : Arrivées jusqu'à la rivière, elles ne viennent pas plus en avant *(Berrien)* ; **Passeet oa ar riñvier gati hag e teue war ma lerc'h (a)taw** : Elle traversa la rivière et elle me suivait toujours *(Berrien)* ; **Ba'r prad oa ur pezh riñvier ha' dremene da dreujiñ ar prad** : Il y avait dans le pré une grande rivière qui passait pour traverser le pré *(Kergrist)* ; **N'eus keme(d) an ti zo ba ar pleg goud(e) ar rinier zo deus Skrigneg** : Il n'y a que la maison qui se trouve au virage après la rivière qui est de Scrignac *(Plourac'h)* ; **Ar bir, beñ vije gwraet ur rinier d'an dour da zond war ar rod-mil(in) !** : Le bief de moulin, ben on faisait une rivière pour que l'eau vienne sur la roue du moulin *(Skrigneg)* ; **Med ! Ase oa ur wazh da dapañ dour deus ar stêr vras, deus ar rinier, *c'est-à-dire* deus antre ar prajou d'irigiñ ar prad ha vé gwraet un tantad barzh** : Mais ! Il y avait là un ruisseau pour amener l'eau de la grande rivière, du fleuve, c'est-à-dire de l'entrée des prés pour irriguer le pré et on y fait une flambée à l'intérieur *(Ponvel)* ; **Ar vamm-gozh du-m(añ) a ree « an deber-pesked » deus hezh ! Pugur ar pesked a'h ee gantoñ, houzoh walc'h, heñ vé bord ar rinierou à yedal ar pesked ha ga i hoûg hir** : Ma grand-mère l'appelait « le mangeur de poisson » ! Puisqu'il emportait des poissons, vous savez bien, il est au bord des rivières à guetter les poissons, avec son long cou *(Skrigneg)*

➢ **Taped ar bir deus ar rinier** : Faire dériver le bief de la rivière ; **Ahe oa ur bir d'ond da vil(in) Grec'h Niver memes-tra 'è, tapet deuh ar rinier 'è** : Il y avait quand-même là aussi un bief de moulin allant au moulin de Kerc'h Niver, dérivé également de la rivière *(Skrigneg)* ; **Ar bir vije tapet deuh ar rinier 'tond ha vije gwraet ur rinier neuhe d'an dour da zond war ar rod-mil(in) neuhe** : On faisait dériver le bief de moulin de la rivière qui venait et on faisait alors une rivière pour que l'eau vienne alors sur la roue de moulin *(Skrigneg)*

**RÏOTAL** [ri'ɔtəl] : [***riotal*** 1632] vb. ; Radoter / Dégoiser

**An dud rïote ya !** : Les gens radotaient oui ! *(Motre)* ; **Ah ya, bromañ ouïon rïotal war o lerc'h** : Ah oui, maintenant j'ai l'habitude de dégoiser sur leur compte *(Motre)*

**RÏOTER** [ri'jɔtər] : [***ryoter*** 1732] n.m. (pl. **-ien** [rijɔ'tɛrjən]) ; Radoteur / **RÏOTÉRES** [rijɔ'teːrəz-s] : n.f. (pl. **-ed** [rijɔte'reːzəd-t]) ; Radoteuse

**Rïoter kentoc'h** : Plutôt un radoteur *(Kleden)* ; **Oh ! Houzh so ur rïotéres !** : Oh ! C'est une radoteuse ! *(Kleden)*

➢ **Rïoter-kaoc'h** : Radoteur de merde ; **Oh ! Hezh so ur rïoter, n'é ket daw doc'h chom dé jilow hezh ! Hezh so ur rïoter-kaoc'h !** : Oh ! C'est un radoteur, il ne vous est pas nécessaire de rester l'écouter ! C'est un radoteur de merde ! *(Kleden)*

**RIPLAÑ** ['riplə] : [***riblaff*** 1632] vb. ; Détrousser

**Hezh zo gouest da riplañ, da ve ripler ma'keres** : Il est capable de détrousser, d'être un brigand si tu préfères *(Plouïe)*

➢ **Riplañ-kuit** : Chaparder ; **Un dèn klask riplañ-kuit** : Une personne cherchant à chaparder *(Plouïe)*

**RIPLER** ['riplər] : [***ribler*** 1530] n.m. (pl. **-ien** [rip'lɛrjən]) ; Brigand / Détrousseur

**Hezh zo gouest da riplañ, da ve ripler ma'keres** : Il est capable de détrousser, d'être un brigand si tu préfères *(Plouïe)*

**RIS / RIJ / RI** [riː(z-s)] [riːʒ] : [***ris*** 1499] n.m. ; (du) Riz

**Ur pekad ris** : Très peu de riz *(Berrien)* ; **Vis(e) gwraet ri barzh 'è** : On faisait aussi du riz *(Sant-Wazheg)* ; **Soubenn, frikou-patates ha rij da goan hag ur banne-rom alïes da ziveo** : De la soupe, du fricot de patates et du riz au souper et souvent un coup de rhum pour finir *(Ar Fouillez)* ; **Oy ! Me ga(v)e se mad ! Ha rost ha traou ha ris ga'r frwezh, oh ! Traou, med traou simpl !** : Oh ! Je trouvais ça bon ! Et du rôti et tout et du riz avec des fruits, oh ! Des choses, mais des choses simples *(Ponvel)*

**RISK** [risk] : [***risk*** 1867] n.m. (pl. **-ou** ['risku]) ; Risque

**N'eus ket risk din-me d'o(be)r ga hoh mamm** : Je ne risque rien à faire avec ta mère *(Sant-Hern)* ; **Pemp breur môa ba'n Amerik, set' oa ket risk din !** : J'avais cinq frères en Amérique, il n'y avait donc pas de risque pour moi ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Med keid-s(e), ga'r c'herseg 'n-or labour(a)d oa ket re risk** : Mais pendant ce temps-là, il n'y avait pas trop de risque *(Kleden)* ; **Matress(e) 'lakon (aha)noh da goll ho amzer ? – Oy ! N'eus ket risk, ma amzer zo koll partoud !** : Peut-être vous fais-je perdre votre temps ? – Oh ! Il n'y a pas de risque, mon temps est perdu partout ! *(Laz)*

**RISKAÑ** ['riskə] : [***risqla*** 1732] vb. ; Risquer / Hasarder

➢ **En-im riskañ da** : Se risquer à ; **Daw voa dèoñ 'n-im riskañ da ve saveteet ur mod bennag c'hoa(zh), pugur voa tap(et)-fall ene** : Il fallait encore qu'il se risque à faire quelque chose pour sauver sa peau, car là il était mal barré *(Plonee)*

**RISKL** [riskl] : [***risql*** 1732] n.m. ; Risque

- **Digoueo war bont ar riskl** : Arriver sur un terrain risqué (fig.) ; **Ahe out digoueet bremañ war bont ar riskl hañ !** : Là tu arrives sur un terrain risqué hein !

**RISKLAÑ / RISKAÑ** ['risk(l)ə] : [***risclaff*** 1499] vb. ; Glisser / & Refiler / (s') Effondrer

**Amañ gi-mañ renket risklañ deg mil lur din** : Vous devez me refiler dix mille francs ici-même *(Landelo)* ; **Petramed pugur pé neuhe oa sec'h, houzoc'h a-walc'h, a riskle** : Ou-bien puisque lorsqu'il était alors sec, vous savez bien, il glissait *(Berrien)* ; **Sur na lak e droad war ur men-boul bannag pegur na risklet** : Il a sûrement posé son pied sur une boule rocheuse quelconque puisque il glissa *(Landelo)* ; **Risklet ar skeul ha koueet (a-)ramp war ar c'hleuñ** : L'échelle a glissé et tombé à califourchon sur le talus *(An Uhelgoat)* ; **Lec'h vijemp 'risklañ ha 'tifoñsiñ hom brageier** : Là où nous glissions et défoncions nos pantalons *(An Uhelgoat)* ; **An dra-he oa a-vïes mo(d)-se un tamm kost ar c'hleuñ ha risket barzh ! Tapet ene, koueet ba'r pri** : C'était comme ça en biais un peu sur le côté du talus et il glissa dedans ! Là il s'est fait avoir, tombé dans la boue *(Plonee)* ; **Pugur ar c'hloc'h v(o)a, eh beñ justamant, memes form (e)vel ur c'hloc'h 'e hag pezh é riske an tan** : Puisque la cloche était, eh ben justement, de la même forme qu'une cloche et ce qu'il y a, le feu glissait *(Pleiben)* ; **Oa ket daw domp riskañ barzh deuh ar gouañ pé vïe glô war ar mein, golôet ga'n dour, vïe gwleb an treid** : Il ne fallait pas que nous glissions dedans l'hiver lorsqu'il pleuvait sur les pierres, recouvertes d'eau, les pieds étaient mouillés *(Plonee)* ; **Pugur pa vé ar boc'h war-lein an ti gomañs an dud c'hoarzhin, ur boc'h chomo ket war-lein an ti, houzoh walc'h, risk a refe !** : Puisque lorsque le bouc est sur la maison, les gens commencent à rire, un bouc ne restera pas sur le faîte de la maison, vous savez bien, il glisserait ! *(Skrigneg)* ; **Hag ar chef, ar c'habiten vïe war beg an dun-sabl hag be-vech, ar re-(ho)nt vije *sac au dos* 'hond d'an nec'h hag ar sabr a riske ! Te oar oa ket braw mond d'an nec'h !** : Et le chef, le capitaine était au sommet de la dune de sable et à chaque fois, ils montaient sac au dos et le sable glissait ! Tu sais que c'était pas facile de monter ! *(An Uhelgoat)* ; **Ar wentéres oa ur c'hached ha oa un tamm koat ha' tàè ar mo(d)-s(e), *en biais* ha deus an tu-ell, b(l)am d'ar greun 'è da risk(l)añ d'ond barzh** : Le tarare c'était une caisse, il y avait un bout de bois qui venait comme ça, en biais et de l'autre côté, afin que le grain y glisse aussi *(Karais)*

- **Risk(l)et é ar pignon** : L'enfant est né (mot-à-mot : Le pignon s'est effondré) *(Poullaouen)*

**RISMODELL** [ris'mɔːdəl] : n.f. ; Comptine / Historiette (cf. **RIMODELL**)

**RIW** [riw] : [***riu*** 1499] n.m. ; Froid (subi) (cf. **ANOUED** ; **KRUK**)

**Me meus riw** : J'ai froid *(Lannedern)* ; **Hezh so brondu ga'r riw** : Il est cramoisi à cause du froid *(Laz)* ; **Ha riw vije (iv)è, daw é bouj** : Et on avait froid aussi, il faut bouger *(Skrigneg)* ; **Deus da dommañ un tamm neuhe ma peus riw** : Viens donc te chauffer un peu si tu as froid *(Plonee)* ; **Ha vïe un tantad-tan noñs-de ba'r loch, e gis-se vïe ket riw barzh !** : Et il y avait une flambée nuit et jours dans la hutte, ainsi on n'avait pas froid à l'intérieur ! *(An Uhelgoat)* ; **Oh ! Med gwir é, pé vé gwel(et) an dra-he a lak ahan(ou)t da gaoud owen ha riw hañ !** : Oh ! Mais c'est vrai, lorsqu'on voit ça, ça te fait avoir peur et froid hein ! *(Skrigneg)*

- **Dond a ra riw din** : Je commence à avoir froid ; **Med egil(e)-all oa deut riw daoñ neuhe, pudur a laron dec'h oa ar gooñw oa ha oa aet an hir-rew ba i zoworn** : Mais l'autre commençait alors à avoir froid, puisque je vous dis que c'était l'hiver, qu'il était parti et qu'il avait l'onglée aux mains *(Skrigneg)*
- **Mervel ga'r riw** : Mourir de froid ; **Ma n'añw ket da gass un dra bennañket daoñ, a varvo ga'r riw ha ga'n naon ha ga'r sec'hed !** : Si je ne vais pas lui envoyer quelque chose, il va mourir de froid, de faim et de soif ! *(Skrigneg)*
- **Ridañ ga'r riw** : Transir (de froid) ; **Me zo ridet ga'r riw 'ha !** : Je suis transi ! *(Skrigneg)* ; **Ridañ ga'r riw, krenañ !** : Transir de froid, trembler ! *(Skrigneg)*

**RIWIDIG** [ri'wiːdig-k] : [***riwidic*** 1716] ad. ; Frileux (-se) / Frisquet (cf. **CHIMUDIG**)

**Hezh zo riwidig** : Il est frileux *(Berrien)* ; **Riwidig é an amzer** : Le temps est frisquet *(Skrigneg)* ; **Hezh so riwidig 'ha ! Ha c'hwi peut ket riw ahe ? Kar n'é ket re domm er-maes heñ !** : Il est frileux ma foi ! Et vous, vous n'avez pas froid là ? Car il ne fait pas trop chaud dehors hein ! *(Skrigneg)*

**ROASTAÑ** ['rwastə] : vb. ; Rôtir / Cramer (cf. **ROSTAÑ**)

**ROCHED** ['rɔʃəd-t] : [***rochet*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [rɔ'ʃèdu] **rochidi** [rɔ'ʃiːdi]) ; Chemise (d'homme)

**Ha ma roched, pe-lec'h (e)ma ?** : Où est ma chemise ? *(Plouïe)* ; **Ur roched reñvaj ar c'hwenn gati** : Une chemise infestée de puces *(Skrigneg)* ; **Ar powr-kozh pé cheñche i roched** : Le mendiant lorsqu'il changeait de chemise *(Skrigneg)* ; **Gwléb-toud o rochedou** : Leurs chemises toute trempées *(Plouïe)* ; **Ar c'holier ha neuhe an tu-raog deus ar roched vije ampeset** : Le col et alors le devant de la chemise était empesé *(Plouïe)* ; **Ar goûg ha toud an dra-he vije ket gwe(l)c'het kajimant gwech e-bed ha heus kemed gwel, mond da lakad ur roched wenn !** : Le cou et tout ça n'était quasiment jamais lavé, tu n'as qu'à voir, mettre une chemise blanche ! *(Skrigneg)* ; **Hemañ zo 'valbousenniñ war e roched** : Il est en train de baver sur sa chemise *(Poullaouen)* ; **Nann, oa ket traou ar mo(d)-s(e), na rochidi kalz 'è ah(e) !** : Non, il n'y avait pas de trucs comme ça, ni beaucoup de chemises (pour hommes) non-plus *(Kareis)* ; **Ar reñ-h(e) vis(e) ka(ve)t ba'n tïer ha ba-lec'h vis(e) gwerzh(et) an dilhad pet(r)a ! Ar rochidi hag an traou pet(ra) !** : On les mettait dans les maisons et là où on vendait les vêtements quoi ! Les chemises (pour hommes) et autres quoi ! *(Kareis)* ; **Ur roched pe diw nis(e) an dud ar mo(d)-s(e) ha pé vis(e) kannet-houzh vis(e) laket-hi da sec'hiñ ha war-lerc'h vis(e) laket-houzh ha lak(et) 'n heñi-ell da gann(o)** : Les gens avaient une chemise ou deux comme ça et lorsqu'elle était lavée, on la mettait à sécher et ensuite on la (re)mettait et on mettait l'autre à laver *(Kareis)*

- **Gweled e gostïou deus e roched** : Ne plus lui voir que la peau sur les os ; **Gwelet vïe o c'hostïou deus o roched** : On ne leur voyait plus que la peau sur les os *(Skrigneg)*
- **Roched fer(et)-kaled** : Chemise à plastron ; **Ba kêr lake ket e roched fer(et)-kal(ed) 'e ! Pé vise un interramant pe un eured** : Il ne portait pas non-plus sa chemise à plastron au village ! Lorsqu'il y avait un enterrement ou une noce *(Ponvel)* ; **Neuhe vije reud ga'n ampes ken a droc'he o goûg dê kajimant ! An dra-he é ar roched fer(et)-kaled** : Il était alors raide de par l'empois si bien qu'il leur coupait quasiment le cou ! Ça c'est la chemise à plastron *(Skrigneg)*
- **Roiñ lostenn e roched 'vid *ub.*** : Donner sa chemise pour *qqn.* ; **Hezh a refe lostenn e roched walc'h 'vid choukour ar re-all** : Il donnerait bien sa chemise pour aider les autres *(Plouïe)*

**ROC'H** [rɔ̀x-ɦ] : [***roch*** 1421] n.f. (pl. **reier** ['rɛjər] **rec'her** ['rɛɦər]) ; Roche / Roc / Rocher

**Toud ar mell rec'her zo ba ene** : Toutes les roches énormes qui sont là-bas *(Landelo)* ; **Ba'n Uhelgoat zo kalz reier kàer ha mïoc'h oa c'hoazh gwech-all** : Il y a beaucoup de beaux rochers à Uhelgoat et il y en avait encore plus autrefois *(An Uhelgoat)* ; **Kalz reier zo bet drailhet d'ober tïer, ilisou ha-toud** : Beaucoup de rochers ont été détruits pour faire des maisons, des églises y compris *(An Uhelgoat)* ; **Deut so kewni war ar reier** : Il est apparu de la mousse sur les roches *(Poullaouen)* ; **Oa ket heñchou (e)vid an trakteuriou, oa kemed ar roc'h partoud** : Il n'y avait pas de route pour les tracteurs, tout n'était que roches partout *(Speied)* ; **(E)n-ur ziskenn war un hent bihen, ene oa reier ha toullou, un hent digompes** : En descendant le petit chemin, il y avait là des roches et des trous, un chemin accidenté *(Lokered)*

**ROC'HAL** ['rɔhəl] : [***rochat*** XVI[e] ; ***roc'hal*** 1732] vb. ; Ronfler (cf. **DIROC'HAL**)

**Dihan da roc'hal !** : Arrête de ronfler ! *(Skrigneg)*

**ROC'HELL** ['rɔːɦəl] : [***rochel*** 1448] n.f. (pl. **-ou** [rɔ'ɦɛlu]) ; Rocher / Roche

**Me n'on ket bet pell-zo (aha)non ! N'on ket gouest d'hond ba'r roc'hellou** : Je ne suis pas allée depuis longtemps ! Je ne suis pas capable d'aller dans les rochers *(Sant-Wazheg)*

**ROD / ROUD** [roːd-t] [ruːd-t] : [***rot*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [ruːdu] **ro(u)jou** ['roːʒu] ['ruːʒu] pl. indéf. **rojeier** [ro'ʒɛjɛr]) ; Roue

✗ *m. comp.* : ***dirodañ***

**Lorgnet é ar rod** : La roue est voilée *(Kergrist)* ; **Ar rod vihen a-raog oa ar stur war'nèi, ur vrec'h-koat** : Le gouvernail était sur la petite roue avant, un mancheron en bois *(An Uhelgoat)* ; **Ya, kostïou, ar roudou, hoñzh oa ur glwejenn, ur glwejenn-dreñw** : Oui, les côtés, les roues, ça c'était la ridelle, la ridelle arrière *(Kareis)* ; **Kemer(e)t vis(e) ar musul a-peu-prè deus ar roud** : On prenait à-peu-près la mesure de la roue *(Kareis)* ; **Ar c'hamoniou-he na roujou leun ga bandajou kaoutchou warn'nê** : Ces camions-là avaient des roues recouvertes de plein de bandages de caoutchouc *(An Uhelgoat)* ; **Nije ket lard d'ar roujou ha dre-se vijent klêt o wigourad** : Il n'y avait pas de graisse aux roues et par conséquent on les entendait grincer *(An Uhelgoat)* ; **Ar marc'hadour oa gad e garr-chach, ur c'harr bihen teir rod** : Le marchand était avec sa charrette tirée par des chiens, une petite charrette à trois roues *(An Uhelgoat)* ; **Goude gerzhont ahe, houzoh walc'h, neuhe cheñchont roud 'ta !** : Après là elles foncent, vous savez bien, alors elles changent de route tiens ! *(Skrigneg)* ; **Ha goude-se neu'n, pé vise gwraet ar rod, vise daw dac'h tomm(añ) an hou(a)rn !** : Et alors ensuite, lorsque la roue était faite, il vous fallait chauffer le fer ! *(Kareis)* ; **Sete 'bénn-neuhe ar roud vïe debloket, digasset-maes ha lakeet lard ba'n tu-s(e)** : Donc pour-lors la roue était débloquée, enlevée et on mettait de la graisse sur ce côté-là *(Laz)* ; **Ar re-mañ zo (e)vid ampech an traou da frotañ deuh ar rod, an dra-he zo ar c'hlwijennou-koste** : Ils sont pour empêcher que ça ne frotte à la roue, ce sont les ridelles de côté *(Berrien)* ; **Ha na kal(et)-hè, pigur ar rojou, ba-plass troïñ, ar rojou neu'n, ree rus !** : Ils avaient calé, puisque les roues, au lieu de tourner, les roues alors patinaient ! *(Kleden)* ; **Yè ! Kompren a rit, ma é bet ur roud ah(e)... N'eus ket roud (e-)bed am(añ) ? Sè !** : Oui ! Vous comprendrez, s'il y avait eu une roue là... Il n'y a aucune roue ici ? Tiens ! *(Laz)* ; **Med go(ude)-se oa eñvant(et) ar brabañ ha neu'n gwraet diw rod, ha 'benn-neuhe jañche-hè tu ba'r pennou** : Mais ensuite le brabant fut inventé et alors fait deux roues, et pour-lors elle changeait de sens dans les bouts (de sillon) *(Speied)* ; **Ha vise ar c'harr, vise ur roud war-hent hag ar roud-all ah ow ! Oa ket voien da roulañ ha 'h eer dre-ene memes-tra hañ !** : Et il y avait la charrette, il y avait une roue sur la route et l'autre roue ah haïe ! On ne pouvait pas rouler et on allait quand-même par là hein ! *(Lokmarïa)* ; **Hemañ oa ur pezh ha' vis(e) ba'r rod 'è, ma vïe ket bet hezh, ma nïe ket bet kraniou ar mo(d)-se, ar rod nis(e) troiet war ar plass** : C'était une pièce qui était aussi dans la roue, s'il n'y avait pas celui-là (boîte d'essieu), s'il n'avait pas eu d'ailettes comme ça, la roue aurait tourné dans le vide *(Kareis)* ; **Toud ba'n hadéres wechou 'e, kar oa'i ket ken uhel ha'n daol, nann 'ha gast ! Mod-se peu-prè, diw rod dèi, gwraet ga'r meler** : Parfois également tout dans le semoir, car il n'était pas plus haut que la table, ah non ma foi ! À-peu-près comme ça, munis de deux roues, fait pas le meunier *(Kolloreg)* ; **Ha pé vis(e) tommet-heñw vis(e) tapet dour da daol(añ) war'naoñ, da zistan(añ) (a)naoñ ! Daoñ da sterdañ ar rod petra !** : Et lorsqu'il était bien chauffé, on prenait de l'eau pour jeter dessus, pour le refroidir ! Afin qu'il serre la roue quoi ! *(Kareis)* ; **Ha war-lerc'h ar bir zo 'vid digass an dour da rod-ar-vel(e)n ! An dra-s(e) oa traou gwraet ga'n dud ga'n dorn gwech-all** : Et après le bief de moulin qu'il y a pour amener l'eau à la roue du moulin ! C'était fait par des gens à la main autrefois *(Speied)* ; **Ha ar pezh tàè deus ar manèj ha ba-am(añ), ba-amañ oa ur memes pezh 'vel oa ba-ahe, an dra-s(e) oa 'vid soud(añ) ar rod ha amañ neu'n oa ar c'houfr ha hou(zh) neu'n zornè an ed** : Et ce qui venait du manège et ici, ici il y avait une même pièce comme il y avait là, c'était pour souder la roue et alors ici il y avait le coffre (à battre) qui battait alors le blé *(Karais)*

- **Karr roujou-hou(a)rn** : Charrette à roues ferrées ; **Oh me meus ket joñj pe-sort bla oa just 'benn oa bet ur c'harr roujou-kaoutchou, med d'ar mar(e)-se vije gwraet toud gan ar c'harr kozh, ar c'harr roujou-houarn ahe** : Oh je ne me rappelle pas quelle année au juste il y eut une charrette avec des roues en caoutchouc,

mais à cette époque on faisait tout avec la vieille charrette, la charrette à roues ferrées ! *(Pluskelleg)* ; **Ar c'harr roujou-hou(a)rn oa !** : C'était la charrette à roues ferrées ! *(Plourac'h)*

- **Ober tro d'ar rod** : Bien savoir travailler *(Plouïe)*
- **Rod-koat** : Roue en bois ; **Neuhe vïe kirri ga rojou-koat** : Il y avait alors des charrettes munis de roues en bois *(Plouïe)* ; **Roujou-koat war an hent-treus** : Des roues en bois sur le chemin de traverse *(Kergloff)* ; **An dra-he vise (e)vid cherrañ mein, cherrañ sabrenn, rojou-koat** : C'était pour charroyer des pierres, charroyer du sable, des roues en bois *(Berrien)* ; **Roujou-koat ga feriou-hou(a)rn ! Koat ha hou(a)rn en-dro d'ar c'hoat** : Des roues en bois munis de bandes de fer ! Du bois et du fer autour du bois *(Berrien)*

**ROD-AHEL** [ro'dɑːɛl] : [***rod-ahel*** 1984] n.f. (pl. **roujou-ahel** ['ru.ʒu,ɑːɛl]) ; Roue à essieu

✗ *cf.* : ***ahel, karr, rod***

**Amañ zo ur rod-ahel** : Il y a ici une roue à essieu *(Poullaouen)*

**ROD-KARR / ROUD-KARR** [ro.t'kar] [ru.t'kar] : n.f. (pl. **roujou-kirri** ['ruːʒu,kiri]) ; Roue de charrette

**Ar varichaled a implije kalz traou neuhe d'ar poent-te 'benn lak(ad) an houarn war ar roujou-kirri** : Les maréchaux-ferrants utilisaient alors beaucoup de chose à ce moment-là pour sarcler de fer les roues de charrettes *(Brennilis)* ; **An houarn vé laket war ar roud-karr, an houarn gwech-all oa tommet toud ga mouded-kign hag ar varichaled renke dalc'h an dra-he ba an tan 'benn rüiañ 'nê gwech-all, matrehe un devezh ga an tan** : On sarclait de fer la roue de charrette, autrefois on chauffait tout le fer avec des mottes d'écobuage et les maréchaux-ferrants devaient garder ça dans le feu afin de les faire rougir, le feu peut-être une journée *(Brennilis)*

**ROD-MILIN / ROD-AR-VELIN** [ro.d'miːl(ən)] ['ro.dar'veːl(ən)] : [***rot melin*** 1499] n.f. ; Roue de moulin

✗ *cf.* : ***loa, men-ar-vilin, milin***

**Ba'h penn an ti oa ar rod 'treiñ ga dour, ar rod-mil' !** : Dans le bout de la maison, la roue tournait grâce à l'eau, la roue de moulin *(Skrigneg)* ; **Ar bir, beñ vije gwraet ur rinier d'an dour da zond war ar rod-mil' !** : Le bief de moulin, ben on faisait une rivière pour que l'eau vienne sur la roue du moulin *(Skrigneg)* ; **Ha war-lerc'h ar bir zo 'vid digass an dour da rod-ar-vel'n ! An dra-s(e) oa traou gwraet ga'n dud ga'n dorn gwech-all** : Et après le bief de moulin qu'il y a pour amener l'eau à la roue du moulin ! C'était fait par des gens à la main autrefois *(Speied)* ; **Ya, me(d) oa ket (a) hreun ! Neuh(e) vich(e) ket gwraet ganti, me(d) neuh(e) a drôe pa oa mad ar rod-mil(in) papred !** : Oui, mais il n'y avait pas de grain ! Alors on ne l'utilisait pas (le moulin), mais alors il tournait lorsque la roue de moulin étant toujours bonne *(Skrigneg)* ; **Ahe vije ur lèrenn vije deuh ar rod-mil' da lak ar vein da dreiñ goude hag ur machin-hou(a)rn ahe vije deuh ar rod ha deuh ar vein vije stag ha sell ar mo(d)-se drôe da-heul** : Là il y avait une courroie reliée à la roue de moulin pour faire ensuite tourner les meules et il y avait là un truc en fer relié à la roue, c'était relié aux meules et ainsi donc ça tournait à la suite ! *(Skrigneg)* ; **Ar rod-mil' oa rond ! Bras-mat a oa ! Hag a na loaiou d'an dour da basseal ha sell an dour teue da beb loa ar mo(d)-se hag a zerc'he treiñ, sell neuhe mo(d)-se ar vein a drôe da-heul ar rod** : La roue de moulin était ronde ! Elle était bien grande ! Elle possédait des aubes pour que le l'eau passe et donc l'eau venait ainsi sur chaque aube et ça continuait à tourner, ainsi donc les meules tournaient à la suite de la roue *(Skrigneg)*

**RODELL** ['roːdəl] : [***rodell*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [ro'dɛlu]) ; Roulette / Roulement de hanche

- **Ober ur rodell** : Rouler du cul ; **Ur rodell ra** : Elle roule du cul *(Plouïe)* ; **Ur rodell ree ken a oa hi sae 'flapiñ deus hi rewr** : Elle roulait des hanches si bien que sa robe battait contre son cul *(Skrigneg)*

**RODELLAÑ** [ro'dɛlə] : [***rodella*** 1659] vb. ; Enrouler (le foin) / Andainer

**Rodellet vise ar voenn digentañ ha vise tapet neu'n ga'r vorc'h ha vise gwraet ar gargad neu'n** : On enroulait d'abord le foin, on le prenait avec la fourche et on faisait alors le chargement *(Berrien)*

**ROI** [rɔj] : [***rouez*** 1499] ad. ; Lâche (tissu) / Écartées (dents)

- **Be roi e zent deuh ar raog** : Avoir les dents du bonheur (avoir les dents écartées sur le devant) ; **Petram ma vé roi o dent deuh ar raog ah(e)** : Ou bien s'ils ont les dents écartées sur le devant là *(Brennilis)*
- **Roüssoc'h** [rɔ'ysɔx-h] **evid** : Plus lâche que / Plus écartées que ; **Roüssoc'h é ar sampilher(e)nn 'vi(d) ar sac'h ludou-grich** : La serpillière est plus lâche que le sac d'engrais en toile épaisse *(Brennilis)*

**ROIÑ / REIÑ** [rɔj] [rɛj] : [***reif*** XVᵉ] vb. (***rôet / ràet*** p.p. ; b. vb. ***ro-*** & ***rà-***) ; Donner / Offrir

**Med rôet 'nê din 'ta !** : Mais donnez-les-moi donc ! *(Skrigneg)* ; **Heñzh oa bet ràet (e)vi(d) un dorzh !** : Il fut donné pour une miche (de pain) *(Ponvel)* ; **Pegemed a rofes din evid ur gwenneg ?** : Combien me donnerez-vous pour un sou ? *(Skrigneg)* ; **Gwech-all vise rôet un aval-nedeleg d'ar vugwale (ne)med da ouel Nedeleg** : Autrefois, on offrait une orange aux enfants seulement à Noël *(Plouïe)* ; **Ga'n arc'hant a rôan dec'h** : Grâce à l'argent que je vous donne *(Berrien)* ; **Bremañ 'h an da reiñ ur yalc'had-all dec'h** : Je vais maintenant vous donner une autre bourse *(Berrien)* ; **Med ràet vise un tamm da bep-heñi** : Mais on donnait un peu à chacun *(Plouïe)* ; **Sete voa rôet o zraou dê** : On leur donna donc leurs choses *(Plonee)* ; **Me ray arc'hant doc'h** : Je vous donnerai de l'argent *(Landelo)* ; **Sete me zo hond da roiñ (a)nèi doc'h !** : Je vais donc vous la donner ! *(Sant-Wazheg)* ; **Oh moien zo din-me d'ober, ale ro an dra-he din** : Oh je peux faire, allez donne-moi ça *(Berrien)* ; **Damaï vo ràet dit un dihow a-benn (e)n-om (h)adtapañ** : Tout à l'heure on va te donner une indemnité afin que tu te rattrapes *(Poullaouen)* ; **Ar laezh vise ràet d'ar loueou** : On donnait le lait aux veaux *(Ponvel)* ; **An dra-he zo din, me rà doc'h : kemer, kemer !** : C'est à moi, je te l'offre : Prends, prends ! *(Sant-Wazheg)* ; **Pé vïe ràet un tamm bar(a) ha ràet un tamm amann ha un tamm kig dê war o zamm bar(a)** : Lorsqu'on leur donnait un bout de pain et un peu

de beurre et un peu de viande sur le bout de pain *(Poullaouen)* ; **Rà un tamm din ! Rà un tamm din ! Rà un tammig din !** : Donne-moi un peu ! Donne-moi un peu ! Donne-moi un petit peu ! *(Kergloff)* ; **Ale ! Hemañ zo mad ! Ya, ma vé rôet deusountoñ !** : Allez ! C'est du bon ! Oui, si on en donne ! *(Skrigneg)* ; **Da roiñ d'ar re dostañ vije gwraet ha goud(e)-se hègn, pa lahegn o heñi, ràe un tamm demp-ni** : Pour donner aux plus proches *(Berrien)*

- **Rôet é war ar pris** : C'est offert par la maison ; **Ha n'eus kemed un' kement na kemeret ur bann'h kafe, med heñ na ket kontet ! Heñ oa rôet war ar pris** : Et il n'y a qu'un qui avait pris un café, mais il n'a pas compté ! Il était offert par la maison *(Skrigneg)*
- **Roiñ ar c'hafe** : Servir le café ; **Lod-all a ro ar c'hafe** : D'autres servent le café *(Plouïe)*
- **Roiñ ar sañtañs** : Prononcer la sentence ; **Setu pé oè ràet ar sañtañs hih alvokad noè laret d'hañ** : Quand la sentence fut donc prononcée son avocat lui dit à lui *(Kergrist)*
- **Roiñ boued** : Nourrir / Donner la nourriture ; **Reiñ boued d'ar saout ha d'an tarowed** : Donner la nourriture aux vaches et aux taureaux *(Plouïe)*
- **Roiñ da choas da *ub.*** : Donner le choix à *qqn.* ; **Oa ket rôet da choas din** : On ne m'avait pas donné le choix *(Kalaner)*
- **Reiñ da gompren** : Laisser entendre ; **Ya, med heñ neus an aer da veañ digourdïoc'h 'vid ar re-all, né ket c'hoant da reiñ da gompren, just a-walc'h, lar né ket komprenet !** : Oui, mais il n'a pas l'air d'être plus dégourdi que les autres, il ne veut justement pas laisser entendre qu'il n'a pas compris ! *(Skrigneg)*
- **Roiñ da hoûd** : Faire savoir ; **Roiñ a ree da hoûd d'an dud ma oa o hond roud** : Il faisait savoir aux gens qu'il allait prendre la route *(Landelo)*
- **Roiñ da zebiñ** : Donner à manger ; **Petra vé rôet daoñ da zebiñ neuhe ?** : Donc que lui donne-t-on à manger ? *(Plonee)*
- **Roiñ diskadurezh da ub** : Donner de l'instruction à *qqn.* ; **Rôet peus un tamm diskadurezh daoñ ?** : Tu lui as donné un peu d'instruction ? *(Berrien)*
- **Roiñ e gêlou** : Donner de ses nouvelles ; **Neus ket rôet e gêlou n'ounn ket ped bla so** : Il n'a pas donné de ses nouvelles depuis je ne sais combien d'années *(Lokered)*
- **Roiñ e goñje da *ub.* d'ober *udb.*** : Donner la permission à *qqn.* de faire *qqchose* ; **Ràe-hi ket e goñje daoñ d'hond da wel an eskob** : Elle ne lui donnait pas la permission d'aller voir l'évêque *(Plonee)*
- **Roiñ e lein da *ub.*** : Donner son dîner à *qqn.* ; **Goud(e)-se oa rôet hom lein domp ga'r person pugur dam oamp bet kestal** : Ensuite le recteur nous donna notre dîner puisque nous étions allées quêter *(Plouïe)*
- **Reiñ e lip da *ub.*** : Foutre une raclée à *qqn.* ; **Roet ih lip da hezh !** : Foutez-lui une raclée *(Kergrist)*
- **Roiñ gout da + *n.*** : Donner du goût à ; **Roiñ gout d'ar lambig** : Donner du goût à l'alambic *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Roiñ koat da *ub.*** : Rosser *qqn.* / Rouer de coups ; **Ya ! Reiñ koat dê** : Oui ! Les rouer de coups ! *(Skrigneg)* ; **Oan deut maes ha me na atrap ur skubellenn da roiñ koat dèi, dre ma teue d'an traoñ** : Je suis sortie et j'ai attrapé un balai pour le rouer de coups (le rat), à mesure qu'il descendait *(Plouïe)*
- **Roiñ laezh** : Produire du lait ; **Emm un' a zo vid roiñ laezh** : On a besoin d'un pour produire du lait *(Berrien)* ; **Dre amañ n'eus den e-bed reiñ laezh kén** : Par ici plus personne ne donne de lait *(Berrien)*
- **Roiñ marc'hadmatoc'h deus *udb.*** : Tirer un moins bon prix de *qqchose* ; **Med a-wechou vise red da reiñ kalz marc'hadmatoc'h deus ar loned** : Mais parfois on était obligé de tirer un moins bon prix des bêtes *(Plouïe)*
- **Roiñ peuc'h da ub** : Foutre la paix à *qqn.* ; **Ro peuc'h ! Ma-kas libaner !** : La paix ! Espèce de pleurnichard ! *(Plouïe)*
- **Roiñ poues d'un dra** : fig. Appuyer *qqchose* ; **Ha ma zud, (e)vid reiñ poues d'an dra-he, lare din** : Et mes parents, pour appuyer ça, me disaient *(Kergrist)*
- **Roiñ rêson da *ub.*** : Donner raison à *qqn.* ; **An tribunal rà rêson dac'h** : Le tribunal vous donne raison *(Kergrist)*
- **Roiñ ton daoñ** : Le couver *(Plouïe)*
- **Roiñ tor da *ub.*** : Donner tort à *qqn.* ; **Ha hezh vise ràet rêson d'hañ ha ràet tor d'ar powr-kaezh plac'h** : Et on lui donna raison et on donna tort à la pauvre femme *(Kergrist)*
- **Roiñ *udb.* da *ub.* da ziwall** : Confier *qqchose* à *qqn.* ; **Toud oa kasset da brespital Plonee hag oa rôet d'ar person da ziwall** : Tout fut amené au presbytère de Plonévez-du-Faou et confié au recteur *(Landelo)*
- **Roiñ *udb* da *ub.* d'ond gantoñ** : Donner *qqchose* à *qqn.* à emporter ; **Petram ma 'n-om gowent ha vise ket an dud 'tibiñ na mann e-bed vise ràet bara dê ha kig d'ond gante !** : Ou-bien s'ils arrivaient et que les gens n'étaient pas en train de manger ni rien, on leur donnait du pain et de la viande à emporter *(Lokarn)*
- **Roiñ *udb.* da *ub.* en-dro** : Redonner *qqchose* à *qqn.* ; **Me rey ho tiwskouarnou doc'h en-dro neuhe** : Je vous redonnerai alors vos deux oreilles *(Plonee)*
- **Roiñ un taol-lagad** [tɔl'lɑːgəd-t] **da** : Jeter un coup d'œil dans la direction de ; **Ma dad-kàer na rôet un taol-lagad din** [tɔl'lɑːgətin]**, « gortos ! Me 'h ay war e lerc'h »** : Mon beau-père à jeté un coup d'œil dans ma direction, « attends ! Je vais le suivre ! » *(Berrien)*
- **Roiñ ur bordead** : Tirer un coup (sex.) ; **Rôet neus ur bordead dèi** : Il l'a baisée, il a tiré un coup avec elle *(Plouïe)*
- **Roiñ ur flipadenn** : Foutre un coup cinglant (& sex.) ; **Rôet neus ur flipadenn dèi** : Il lui a foutu un coup (sex.) *(Plouïe)*

**ROKEDENN** [ro'keːdən] : [***roqueden*** 1659] n.f. ; Gilet épais du costume traditionnel breton à manches larges

✗ *syn.* : ***chemisetenn*** ; & *cf.* : ***jiletenn, vestenn***

**Ar rokedenn vïe gwraet deus *la veste* ma peus c'hoant, deus an dilhad-peïsañtes !** : La veste, on l'appelait la « rokedenn » si tu veux, de l'habit de paysanne ! *(Kolloreg)* ; **Ga'r rokedenn, wechou brodet ahe, ar rokedenn**

**meñchou bras ah(e), braw ah(e), an dra-h(e) oa braw hañ !** : Avec un gilet, parfois brodé là, le beau gilet à grandes manches là, c'était beau hein ! *(Kolloreg)*

**ROLL** [rɔl] : [***roll*** 1499] n.f. (pl. **-ou** ['rɔlu]) ; Rôle / Rouleau

**Ha vis(e) karget ar pezh vise gwentet neu'n, pé vise gwentet ga'r wentéres ahe ha an dra-se oa roll ar merc'he(d) : Un' vise 'voueta ar wentéres, lakè pass re d'ond barzh 'ssames** : On chargeait alors ce qui était vanné, lorsqu'on vannait là au tarare et c'était le rôle des femmes : Une qui alimentait le tarare, qui n'y mettait pas trop en même temps *(Karais)*

**ROLLAÑ** ['rɔlə] : [***rolla*** 1732] vb. ; Accoupler (attacher des animaux de trait par couple)

**Ar re-he oa rollet, houzoh walc'h, stag an eil deuh egile ha un' 'nê erruet deuh un tu deuh ar wênn, an heñi-all ba'n tu-all** : Ils étaient accouplés, vous savez bien, rattachés l'un à l'autre et l'un d'entre eux arrivé d'un côté de l'arbre, l'autre de l'autre côté *(Plouïe)*

**ROM** [rɔm] : [***rom*** 1962] n.m. ; (du) Rhum

**Deus an de kentañ bla neu'n a vïe evet ar voutailhad-rom neu'n** : Au jour de l'an alors on buvait la bouteille de rhum *(Lokmarïa)* ; **Soubenn, frikou-patates ha rij da goan hag ur banne-rom alïes da ziveo** : De la soupe, du fricot de patates et du riz au souper et souvent un coup de rhum pour finir *(Ar Fouillez)*

- **Rom-plous** [rɔm'pluːz-s] : Rhum paille ; **Hag a vïe evet neu'n rom-plous gad ar voutailhad rom-plous ha' oa ur blousenn hag a oa tro-war-dro dèi** : Et on buvait alors du rhum paille munis d'une bouteille de rhum paille qui était entourée d'une paille *(Lokmarïa)*

**ROND** [rɔ̃n(d-t)] : [***round*** 1632] ad. qual. ; Rond (-e) / Arrondi (-e)

**Lochou rond** : Des huttes rondes *(An Uhelgoat)* ; **Ah ! An tok rond ahe ?!** : Ah ! Le chapeau rond là ?! *(Kareis)* ; **Ur penn rond dê ? Moan o beg !** : Ils avaient un bout arrondi ? Leur bout était mince ! (sabots) *(Skrigneg)* ; **Ar rod-mil(in) oa rond ! Bras-mat a oa !** : La roue de moulin était ronde ! Elle était bien grande ! *(Skrigneg)* ; **Ah ya ! Ha rond o c'hov ! Oagn ket ga'n naon heñ !** : Ah oui ! Le ventre rond ! Ils n'avaient pas faims hein ! *(Plourac'h)* ; **Ur chidour(e)n, un tamm rond ahe ha' vije laket, paotr-powr, ar re-mañ vije aes** : Un chaudron, un peu rond là que l'on mettait, mon pauvre, ils étaient faciles *(Skrigneg)* ; **Blame dê da zuskeus o venn-a-dreñw braw, rond ha-toud ah(e) !** : Afin qu'ils fassent paraître beau leur arrière-train, arrondi et tout là ! *(Skrigneg)* ; **Ar c'ha(v)ell oa ur gwel(e) d'ar re-vi(he)n ha dindan oa rond ahe ar mo(d)-se da 'uskelled** : Le berceau était un lit pour les petits qui était rond en dessous comme ça pour bercer *(Plonee)* ; **Ya, ya, re-rond hag ahe vïe gwraet eizhte kojimant ga pep bar(a), ga un dorzh ha vïe laket an dra-he war ar planken d'an nec'h** : Oui, oui, des ronds et là on faisait une huitaine avec chaque pain quasiment, avec une miche et on mettait ça sur une planche en hauteur *(Lokmarïa)* ; **Oh ! Un daol rond vraw ! Un' du ahe gis-se** : Oh ! Une belle table ronde ! Une noire là comme ça *(Skrigneg)* ; **Oagn ket kreus, ar mo(d)-se oa an dent : Rond ar mo(d)-se, me(d) tougn, ur beg-tougn nagn** : Elles n'étaient pas creuses, les dents étaient comme ça : De forme arrondie comme ça, mais pointues, elles avaient un bout pointu *(Skrigneg)* ; **Med ar re-he vïe paper en-dro dê ! Reou-rond ha vïe digasset bep a damm d'ar vigwale ar mod-se hag e 'h ee-hègn d'ambroug o mamm** : Mais ils étaient enveloppés de papier ! Des ronds et on apportait un peu à chacun des enfants comme ça et ils allaient accompagner leur mère *(Kolloreg)* ; **Bremañ me welon ket pugur welon ket sklàer ha ra ga'r lim, ur lim rond ahe** : Maintenant je ne vois pas puisque je ne vois pas clair et j'utilise la lime, une lime ronde là *(Berrien)* ; **Lod a ree berniou rond ba'r park** : Certains faisaient des tas ronds dans le champ *(Berrien)* ; **Med an de-ell, pé oa-hi parfed oan 'sell ahe, oa-hi rond ha braw** : Mais l'autre jour, lorsqu'elle était pleine (la lune), je regardais là, elle était ronde et belle *(Kareis)*

- **Hanter-rond** : À moitié rond ; **Gwelet peus pladennou ahe gis-se, re hanter-rond neuhe ha vïe lakeet un' ar mod-se neuhe war-gorr(e) hezh ar mod-se** : Tu as vu des plateaux là-même, alors à moitié ronds et on en mettait alors un comme ça par-dessus celui-là comme ça *(Kolloreg)*
- **In rond** : En rond ; **Gwich-all vije gwraet gwastell hag a vije tew, pé vije gwraet 'n toas a vije lesket tew a-walc'h hag a vije astennet war ar billig neuhe 'velt ur grampouênn, war an dra-he vije laket avalou troc'het in rond ahe partoud ha hadlaket neuhe war o gourr(e) c'hoazh ur wastellenn-all da gu an avalou** : Autrefois on faisait de grosses galettes, lorsqu'on faisait la pâte on la faisait assez épaisse et on l'étalait alors sur la billig comme une crêpe, dessus on mettait là des pommes coupées en rond partout et on remettait alors par-dessus une autre grosse galette pour cacher les pommes *(Skrigneg)*
- **Rond é e voutou** : Il a des chaussures à bascule (il est ivre) *(Plouïe)*

**RONDELL** ['rɔ̃ndəl] : [***roundell*** 1633] n.f. (pl. **-ou** [rɔ̃n'dɛlu]) ; Rondelle / Ronde

**Ya, med dañs-a-dro a zo un dañs gad ur rondell** : Oui, mais la gavotte est une danse en ronde *(Plourac'h)*

**RONDELLENN** [rɔ̃n'dɛlən] : n.f. (pl. **-ou** [rɔ̃ndɛ'lɛnu]) ; Rondelle

**Pa vije gwraet ga'r ribout hir oa ur vazh ga ur rondellenn ahe da skeiñ war ar c'hoaien hag a ree amann** : Lorsqu'on utilisait la longue baratte il y avait là un bâton munis d'une rondelle pour battre la crème et ça produisait du beurre *(Skrigneg)* ; **Na troc'het ur mell bar(a) deg lur ha troc'h(et) ur rondellenn tro-war-dro deuh ar bar(a) ha na rôet (a)nèi dèoñ d'hond gantoñ** : Elle coupa un gros pain de dix livres et elle coupa une rondelle tout autour du pain et lui donna pour aller *(Landelo)*

**ROÑFL** [rɔ̃fl] : [***rouñphl*** 1732] n.m. (**-ed** ['rɔ̃fləd-t]) ; Ogre

**Gwas ar wrac'h kozh, un espess roñfl** : Le mari de la vieille sorcière, une espèce d'ogre *(An Uhelgoat)*

**RORDOU** ['rɔrdu] : [***rordañ, rordo*** 1927] vb. ; Tabasser
**Rordet on bet ga'r C.R.S.ed** : Les C.R.S. m'ont tabassé *(Rostrenn)*

**ROS** [ro:z-s] : [vx. br. ***ros*** *hauteur*] n.f. & coll. (pl. **rojou** ['ro:ʒu] **rojeier** [ro'ʒɛjɛr] sing. **roujenn** ['ru:ʒən]) ; Coteau / Tertre / Champ en pente
**Ar brug-se zo aes da ziboulañ war ur ros sonn ga'r boc'h** : Cette bruyère est facile à évacuer sur un coteau abrupt muni d'un hoyau *(Poullaouen)* ; **Ur park war e gos(t)e ! An dra-he vïe gwraet ur ros deus-hañ** : Un champ en pente ! On appelait ça un « ros » *(Lokarn)* ; **Me meus gwelet ba du-m(añ) gis a oa ar roujenn-lann ahe ha vis(e) un tamm goujil** : J'ai vu chez moi comme il y avait là le coteau d'ajonc, il y avait un peu de litière *(Kleden)* ; **Wa'r rojeier alïes, vis(e) lak(et) ar c'harr ba lost ar ros, ale hop ! Ha lann barzh, vis(e) troc'het** : Souvent sur les coteaux, on mettait la charrette dans le bout du coteau, allez hop ! Et on y mettait de l'ajonc, qu'on coupait *(Kleden)*

**ROS** [ro:z-s] : [sing. ***rosenn*** 1499] coll. & ad. (sing. **-enn** ['ro:zɛn]) ; Roses / Rose
**Ar re-he oa net (a-)dreñw, oa ros toud, paotr-kaezh, oh fessonet mad a oaint !** : Ils étaient propres derrières, ils étaient tout roses, mon pauvre, oh ils avaient belle apparence ! *(Skrigneg)* ; **Presbital ene oa ur sakre mogerenn ene hag a oa re-ros braw ahe gis-se oa !** : Au presbytère se trouvait un sacré pan de mur et c'étaient des belles de couleur rose qu'il y avait là comme ça *(Skrigneg)* ; **Eh ! Meus kemed gwel ma 'h añw ba'h ar jerdin, me wichou lak ma saro ros ahe** : Eh ! Je n'ai qu'à voir, si je vais au jardin, parfois je mets mon sarrau rose là *(Skrigneg)* ; **Ya, (ne)med-seped a zo re-ru un tamm, re-ros hag ar re gwennoc'h un tamm, mer(e)n ha ros, n'eint ket memes liw !** : Oui, sauf qu'il y en a des un peu rouges, des roses et ceux qui sont un peu plus blancs, jaunes et roses, ils ne sont pas de la même couleur ! *(Skrigneg)*

- **Ba-tousk ar mïañ drein / Vé ka(v)et ar c'hèerrañ rosenn** : C'est parmi le plus d'épines / Que l'on trouve la plus belle rose *(Plouïe)*

**ROSELL / ROJELL** ['ro:zəl] ['ro:ʒəl] : [***rosell*** 1499] n.f. (pl. **risilli** [ri'zili]) ; Rabot (râteau sans dent)
**Gast rosell !** : Putain de rabot ! *(Brennilis)* ; **Ga ur rosell, goûd a ret pet(r)a é « rosell » 'e ?** : Munis d'un rabot, tu sais aussi ce qu'est un rabot *(Speied)* ; **Dispugnet ar risilli, an dra-he, pugur ar rosell oa de(v)et am(añ)** : Les rabots ramassés, ça, puisque le rabot fut brûlé ici *(Speied)* ; **Oh ! Ar pellachou tàè ba-dindan am(añ), me(d) as(e) vise daw tenn(añ) ar greun ga ur rojell neuh(e) !** : Oh ! Les déchets de balle venaient ici en dessous, mais là il fallait alors extraire le grain avec un rabot ! *(Karais)* ; **Ha heñw bale war ar rosell ! Ha oa deut deuh i benn pe deuh i vass, me oar-me deus pet(ra)...** : Et il marcha sur le rabot ! Ça lui avait frappé à la tête ou à la figure, où Dieu sais-je où... *(Brennilis)*

**ROSELLAÑ** [ro'zɛlə] : [***rozelat*** 1896] vb. ; Passer le rabot (râteau sans dent)
✗ *syn.* : ***rastellad***
**Ha neuhe oa hadet, gwech-all vise rosellet ar leuriou raog dornañ** : Et alors on semait, autrefois on passait le rabot sur l'aire avant de battre *(Brennilis)* ; **Ma'hat oagn 'rosellañ ar leuriou da gaoud ar greun ! Hag a ma'hat 'benn ar fin na poset ar rosell** : Ils étaient probablement en train de passer le rabot sur l'aire pour avoir le grain ! Et il avait probablement fini par poser le rabot *(Brennilis)*

**ROS-KI** [ros'ki:] : [***rôz-kî*** 1850] coll. ; Églantines
**Ros-ki, deuh ar re-he vé ba'r gêr** : Des églantines, il y en a à la maison *(Lannedern)*

**ROS-MOC'H** [roz'mox-h] : coll. ; Pavots / Papaver (parfois coquelicots)

**ROST / ROAST** [rɔst] [rwast] : [***rost*** 1499] n.m. & ad. ; Rôti
**Kig, bon un tamm rost ha patates an dra-he zo ur meus !** : De la viande, bon un peu de rôti et des patates ça c'est un mets ! *(Berrien)* ; **Ar bla-mañ é ur breu(r) da 'n (hi)ni oa kiger amañ raog ha' na gwraet ar roast** : Cette année c'est un frère de celui qui était boucher ici avant qui avait fait le rôti *(Skrigneg)* ; **Sete 'benn ur penna(d)ig goude oa 'n-om ga(v)et neuhe, ma'hat oa ket prest a-raog, ar rost !** : Donc un petit moment après le rôti arriva alors, il n'était probablement pas près avant ! *(Skrigneg)* ; **Hemañ teue an dour deuh i hinou, paotr-kaezh, pé na gwel(et) ur pezh rost 'tond war an daol** : Il lui venait l'eau à la bouche, mon pauvre, lorsqu'il vit qu'un gros rôti fut apporté sur la table *(Skrigneg)*

- **Dañs ar rost** : Danse du rôti ; **Goude, (a-)raog o(be)r dañs ar rost, vije gwraet un tamm dañs-a-dro (a)darre** : Après, avant de faire la danse du rôti, on faisait encore une petite gavotte *(Plourac'h)*

**ROSTADENN** [ros'tɑ:dən] : [***rostadenn*** 1992] n.f. (pl. **-ed** [rosta'dɛnəd-t]) ; Gringalet
**Hezh zo ur rostadenn, un tamm dèn bihen-rosted !** : C'est un gringalet, un petit gars (tout) rabougri *(Skrigneg)*

**ROSTAÑ / ROASTAÑ** ['ros(t)ə] ['rwastə] : [***rostaff*** 1499] vb. ; Rôtir / Cramer
**Ha ma vije bet an tan ba'n hangariou ha ba'n tïer, neñ oa echu-toud d'ar gêr, pé bet roastet toud an traou** : Et si le feu avait pris dans le hangar et les maisons, là c'était complètement fichu pour la maison, quand tout a été cramé *(Plouïe)* ; **D'ar mare-se oa bet un dommijenn ba'r sud ha oa roastet toud an traou oa, noagn ket foenn a-walc'h kin** : À cette époque-là il y avait eu une forte chaleur dans le sud et tout avait cramé, ils n'avaient plus assez

de foin *(Plouïe)* ; **Ya, devet ! Ya, ya, rostet so toud ga'r sec'hor, parkeier ru, devet eint !** : Oui, brûlé ! Oui, oui, tout rôti par la sécheresse, des champs rouges, ils sont brûlés ! *(Berrien)*

- **Rostet** : Rabougri (-e) / Tout (-e) rabougri (-e) (cf. **BIHAN-ROSTED**)
- **Ros(t)et ga'r vezh** : Mort (-e) de honte ; **Hemañ glefe be ros'et ga'r vezh** : Il devrait être mort de honte *(Plouïe)* ; **Rostet ga'r vezh (e)vel ur lïo** : Mort de honte comme un zozo *(Poullaouen)*

**ROUD** [ru(:)d-t] : [***rout*** 1499] n.m. & ad. (pl. **-ou** ['ru:du] **roujou** ['ru:ʒu]) ; (en) Route / Trace

**Ha me yô hag er roud da-beteg ar Vouilhe !** : Et me voilà reparti en route jusqu'à La Feuillée ! *(Berrien)* ; **Heñw roud ! Wa(r) 'n hent, dre-lec'h oa saños(et) ar re-m(añ) da basseo** : Il se mit en route ! Sur le chemin, par là où ceux-ci étaient censés passer *(Kleden)* ; **Ale ! Deus 'ta war ma gein ! Hag er roud !** : Allez ! Viens sur mon dos ! Et en route ! *(Plonee)* ; **Heñw tap(et) i bissiklèt ha roud dé Garais !** : Il prit sa bicyclette et en route pour Carhaix ! *(Kleden)* ; **Heñw roud, c'hwitellet ba'r machin** : Il prit la route, siffla dans le machin *(Landelo)* ; **Mond a ran war roujou ma breur, matresse mo chañs kavoud (a)nèoñ !** : Je vais sur les traces de mon frère, peut-être aurai-je la chance de le trouver ! *(Lokered)* ; **(E)vid mond ga houzh da Uhelgoat dre ar roudou ahe gis-se, sell !** : Pour aller avec elle à Huelgoat par les routes là-même, regarde ! *(An Uhelgoat)*

- **Goûd roud** : Connaître le chemin ; **Ouïe roud papred** : Il connaissait le chemin en tout cas *(Kolloreg)*
- **In roud** : En cours ; **An hañi oa pevar vugwale vije liberet ! Ma vije bet i bapiriou in roud** : Celui qui avait quatre enfants était libéré ! Si ses papiers avaient été en cours *(Karnod)*
- **Mond d'i roud** : Reprendre sa route ; **Hag a p(a) vêr bet ur reujad mo(d)-se à stèkiñ, 'vel vije lar(e)t, pep-hi(ni) a'h ee d'i roud goude !** : Et lorsqu'on a été un moment comme ça à s'étreindre, comme on disait, après chacun reprenait sa route ! *(Skrigneg*
- **Mond-roud** : Prendre la route / Partir ; **Oh ! Aet é ar saout roud ?** : Oh ! Les vaches sont parties ? *(Karnod)* ; **C'hwec'h la oan pé oan aet-roud, aet pañsïon** : J'avais six ans lorsque je suis partie, partie en pension *(Ponvel)* ; **Roiñ a ree da hoûd d'an dud ma oa o hond-roud** : Il faisait savoir aux gens qu'il allait prendre la route *(Landelo)* ; **Ar vamm-gozh pa oa kollet he venn gati oa klask mond-roud bemde** : Lorsque la grand-mère avait perdu la tête elle cherchait tous les jours à partir *(Plouïe)* ; **Me ma owen kad owen vïe aet-roud ba ma gwele** : J'étais effrayée de peur qu'il taille dans mon lit *(Plouïe)* ; **Ha jomeè un nos 'ha ha 'h ee roud goud(e)-se ha tàe en-dro (a)darre 'vat** : Et il restait une nuit ma foi et prenait la route ensuite et revenait alors encore ! *(Lokmarïa)* ; **Ah ya ! « Ba'n hent » ya vïe laret d'an heñi a'h ee-roud** : Ah oui ! « En vadrouille » oui on disait de quelqu'un qui prenait la route *(Poullaouen)* ; **Ah ! Med mé dad 'h ee-roud heñ ! Ah ! Houlle ket gwel ! Ah nann ! Ma dad na houlle ket gwel o(be)r se** : Ah ! Mais mon père partait hein ! Ah ! Il ne voulait pas voir ! Ah non ! Mon père ne voulait pas voir faire ça *(Ponvel)*
- **Partïal-roud** : S'échapper ; **Med heñ, deuzhtu, pé sante lar vïe libr un tamm 'h ee da bartïal-roud goude vïe an oustilhou gantoñ hañ !** : Mais lui, tout de suite, dès qu'il sentait qu'il était un peu libre, il partait pour s'échapper quand bien même il emportait tous les outils hein ! *(Plouïe)* ; **Ma owen, ma 'h aretet deuzhtu ha partïet-roud !** : J'avais peur, j'arrêtai tout de suite et je m'échappai ! *(Kleden)*

**ROUDOUR** ['ru:dur] : [vx. br. ***rodoed*** ; ***roudoez*** 1259] n.f. (pl. **-iou** [ru'durju]) ; Gué

**An dud, dreist ur chaosser mein bras, oa war bord ar roudour** : Les gens, au-dessus d'un barrage de grandes pierres, étaient sur le bord du gué *(An Uhelgoat)*

**ROUE** ['ru:e] : [***roe*** 1499] n.m. (pl. **rouaned** [ru'ɑ̃:nəd-t]) ; Roi / **ROUANES** [ru'ɑ̃:nəz-s] : [***rouanes*** 1499] n.f. (pl. **rouanesed** [ruɑ̃'ne:zəd-t]) ; Reine

**Roue ha rouanes** : Reine et roi *(Berrien)* ; **Med merc'h ar roue oa digoueet dèi be klañw** : Mais la fille du roi finit par être malade *(Berrien)* ; **Hag un ofisser bennag deus ar roue oa deut da foar Sant-Herbod** : Et un officier quelconque du roi vint à la foire de Saint-Herbot *(Landelo)* ; **Pugur ar roue na laret nije rôet i verc'h hag e zañne deuh ar re a bareche (a)nèi** : Puisque le roi avait dit qu'il aurait donné sa fille et ses biens à celui qui la guérirait *(Berrien)* ; **Ma pije sentet deuh-ougn a pije destumet kement a zañne eveld a na ar roue i-hun !** : Si tu m'avais obéi, tu aurais amassé autant de biens que n'en avait le roi lui-même ! *(Berrien)* ; **Me n'ouz(o)n ket pe-sort roue** : Moi je ne sais pas quel roi *(Landelo)* ; **Ur roue penvidig hag a na tri baotr ha eürus oant pugur nintra a vanke dê** : Un riche roi qui avait trois garçons et ils étaient heureux puisque rien ne leur manquait *(Lokered)* ; **Ar roue hag an noblañsou** : Le roi et les nobles *(An Uhelgoat)*

- **Rou(e)-pik** : Roi de pic (cartes) ; **En-dro d'ar C'harr-Kamm so kalz blokou-steredennou ar mo(d)-s(e) ha' neus ar form deus ar roue-pik !** : Il y a comme ça beaucoup d'ensembles d'étoiles autours de la Grande Ourse ayant la forme du roi de pic ! *(Kleden)* ; **Ar rou(e)-pik hag ar lakes-pik ? Ya, ar re-gozh larè an dra-s(e) deus ar c'hartou, pé vis(e) 'c'hoa(r)i-kartou** : Le roi de pic et le valet de pic ? Oui, les anciens disaient ça pour les cartes, lorsqu'ils jouaient aux cartes *(Kleden)*

**ROUED** ['rwe:d-t] : [vx. br. ***roit*** ; ***roet*** 1499] n.f. (pl. **rouejou** ['rwe:ʒu] **rouiji** ['rwi:ʒi]) ; Filet

**ROULAMANT** [ru'lɑ̃.mən] : [***roulamant*** 1834] n.m. ; Roulement

- **Kemer roulamant** : Intégrer le roulement ; **Pugur ahe oc'h lojet ha maget, set' labour sur ken peus gall(et) kemer roulamant kea !** : Puisque là vous êtes logés et nourris, donc du travail sûr jusqu'à ce que tu intègres le roulement n'est-ce pas ! *(Ar C'hastell-Ne)*

**ROULAÑ** ['ru:lə] : [***roulal*** 1849] vb. ; Rouler / Rouler sa bosse

**Oh ! Ha hezh so un' digourdi, heñ a gerzh ! 'N-ur vond 'souïss-a-dreñw ga i voued hag a roul anê hag a gass anê !** : Oh ! Et c'est un dégourdi, il marche ! En avançant à reculons avec sa nourriture, et la rouler de l'amener ! *(Skrigneg)* ; **Set(u) pé vije karget da-beked ar ridellou oa rankes roulañ (a)naoñ ha digor anaoñ (e)vid ober ur gargad vraw** : On chargeait donc jusqu'aux cribles tu devais le rouler et l'ouvrir pour faire un beau chargement *(Berrien)* ; **C'hwi zo bet pell roulañ !!!** : Tu as roulé ta bosse pendant longtemps *(Plouïe)* ; **Ha roul(añ) ho touar petram an de war-lerc'h vïe err(o) kal(ed) 'vel sim(ant)** : Et rouler votre terre ou-bien par le lendemain elle devenait dure comme du ciment *(Speied)* ; **Hag pé oa aet da dap ar penn, ar penn roule ba'n toull** : Et lorsqu'il alla attraper la tête, la tête roula dans le trou *(Landelo)* ; **Ha vise ar c'harr, vise ur roud war-hent hag ar roud-all ah ow ! Oa ket voien da roulañ ha 'h eer dre-ene memes-tra hañ !** : Et il y avait la charrette, il y avait une roue sur la route et l'autre roue ah haïe ! On ne pouvait pas rouler et on allait quand-même par là hein ! *(Lokmarïa)*

**ROULER** ['ruːlər] : [***rouler*** 1890] n.m. ; Rouleau (outil agricole)

**Ga'r rouler ha toud an dra-h(e) vïe, med oa ket (a) baotred ! Nin oa peder merc'h !** : On était avec le rouleau et tout ça, mais il n'y avait pas de garçons ! Nous étions quatre filles ! *(Plonee)*

**ROULÉRES** [rɔ'leːrəz-s] [ru'leːr(ə)z-s] : n.f. ; Rouleau (outil agricole)

**Ar roulér's, 'n heñi 'vel vïe 'passeal war an douar war-lerc'h vïe had(et) (a)nèoñ** : Le rouleau, comme celui qu'on passait sur la terre après l'avoir semée *(Speied)* ; **Ha ba dou(a)r-ponner pa vé kestion dé basseal ur roulér's 'tro ar mar(e)-m(añ) 'raog pider eur** : Et dans des terres lourdes quand il est question de passer le rouleau vers cette époque-ci avant quatre heures *(Speied)*

**ROULL** [rul] : [***roul*** 1992] n.m. & ad. ; Roulement / Roulant

- **Roull touboullig** : Roulé-boulé ; **Demp da c'hoari roull touboullig !** : Allons jouer au roulé-boulé ! *(Plouïe)*

**ROULOJENN** [ru'lɔːʒən] : n.f. ; Rouleau agricole

**Hag ar roulojenn ba-dreñw, peus ket bet gwel(et) lak 'nèi gwech (e-)bed (aha)noh ?** : Et le rouleau à l'arrière, vous n'avez jamais vu le mettre ? *(Speied)*

**ROULOTENN** [ru'lɔtən] : n.f. (pl. **-ou** [rulɔ'tɛnu]) ; Roulotte

**Mond da gass e roulotenn daoñ da Vrennilis** : Aller lui amener sa roulotte à Brennilis *(An Uhelgoat)*

**ROUND** [rund] : n.m. ; Round baller

**Mehmod, ma vé ket sec'h ba'r round, ar voenn goñserv ket (a)naoñ, vé ket mad** : Pareil, s'il n'est pas sec dans le round, le foin ne se conserve pas, il n'est pas bon *(Berrien)*

**ROUS / ROUSS** ['ru(ː)z-s] : [***rous*** 1275] ad. ; Brun (-e) / Châtain (chevelure) / Roux (-sse) / Roussi (-e) / Bronzé (-e)

**An heñi roussañ** ['rusa] : Le plus bronzé *(Berrien)* ; **« Rouss » a oa téñvelloc'h 'vid « ru »** : « Châtain » était plus foncé que « roux » *(Skrigneg)* ; **Set(o) houzh oa rous en-dro (a)darr(e), pegur oa tomm ar vorn** : Elle était de nouveau roussie, puisque le four était chaud *(Plonee)* ; **Hag vïe laket un tamm amann-rouss, hum ! An dra-he é bet mad** : Et on mettait un peu de beurre roussi, hum ! Ça ce fût bon *(Lokmarïa)* ; **Bemnos teue un' bihen, tro seizh eur teue di, un hanter-dèn ! Un' bihen rous ahe** : Un petit venait chaque nuit vers sept heures, une demi-portion ! Un petit roux là *(Ar Fouillez)* ; **Ah ! Ar gàer(e)nn ! Ah yè ! Ha hou(zh) é gwénn am(añ), me(d) he c'hein zo rouss ha da 'r re-m(añ) meus bet tapet teir ba'n trap-gôed** : Ah ! La belette ! Ah oui ! Ici elle est blanche, mais son dos est brun, j'en avais attrapé trois dans le piège à taupe *(Laz)*

- **Dour-rouss** : Transpiration ; **An dour-rouss tàe maes, an dra-he ree vad, lare lod** : Ah ! La transpiration s'évacuait, ça faisait du bien, disaient certains *(Ponvel)*
- **Kazh rouss a blij ar c'hig daoñ** : Roussette aime la viande (sex.) *(Plouïe)*
- **Soubenn rous** : Soupe à l'ognon ; **Soubenn-rous meus bet alïes** : J'ai souvent eu de la soupe à l'ognon *(Ponvel)* ; **Joñj vad deus soubenn-rous** : Un bon souvenir de la soupe à l'ognon *(Ponvel)*

**ROUSAÑ / ROUJAÑ** ['ruːzə] ['ruːʒə] : [***rousi*** 1659 ; ***rouza*** 1732] vb. ; Brunir / Roussir / Duper / Rouler / Rougeoyer

**Ha (a-)benn-neuhe oa roujet mat deja** : Et pour-lors elle était déjà bien rougeoyante *(Berrien)* ; **Da zigentañ ma laket un tamm amann da roujañ gad ur jalotesenn ha ognon** : J'ai d'abord mis un morceau de beurre à brunir avec une échalote et de l'ognon *(Skrigneg)* ; **Nann, diwallet da douched d'ar veunten petram 'h ay an amann rouset kuit** : Non, attention à ne pas toucher à la fontaine ou bien le beurre roussi va partir *(Skrigneg)* ; **Charlotes ya, vis(e) lake(t) ba'n amann da rous(añ) ha goud(e)-se vis(e) laket dour ha holen ha pebr ha laket war ar bar(a), troc'het 'ziwar'nèoñ** : Des échalotes oui, qu'on mettait dans du beurre à roussir et ensuite on mettait de l'eau, du sel, du poivre et on mettait sur le pain, dont on avait coupé une tranche *(Ponvel)* ; **Ha vis(e) rouset un tamm (a)mann ha teuñiet un tamm amann, teuñiet mat memes heñ ! Ha lakeet charlotes barzh neuhe ha pé vïent e(rr)o rouset, melen ar charlotes, vïe chetet war an aval-(d)ouar ha dour war'nèi gou(d)-se d'o(be)r soubenn ! Pé vïe ket amzer d'o(be)r soubenn-legumaj** : On faisait roussir un peu de beurre et fondre un peu de beurre, bien fondre même hein ! On y incorporait alors des échalotes et lorsqu'elles étaient roussies, jaunes, on les jetait sur les pommes de terre et on rajoutait l'eau ensuite pour faire de la soupe ! Quand on n'avait pas le temps de faire de la soupe de légumes *(Kolloreg)*

➢ **Soubenn rouset** : Soupe à l'ognon ; **Beo ! Soubenn-laezh vise gwraet bemd(e) ! Ha soubenn-rouset** : Si ! On faisait de la soupe au lait tous les jours ! Et de la soupe à l'ognon *(Poullaouen)* ; **Hag a vis(e) gwraet 'e soubenn-gig deus an nos, pe soubenn-laezh, pe soubenn rouset hag bar(a) war-lerc'h, oa keme an dra-he !** : Et on faisait aussi du pot-au-feu la nuit, ou de la soupe au lait, ou de la soupe à l'ognon avec du pain, il n'y avait que ça ! *(Kergloff)* ; **Ma zad blije soubenn-rouset daoñ, vis(e) gwraet alïes soubenn-rouset, toud an dud, toud ga(v)e mad soubenn-rouset** : Mon père aimait la soupe à l'ognon, on faisait souvent de la soupe à l'ognon, tout le monde, tous aimaient la soupe à l'ognon *(Poullaouen)* ; **Soubenn rous(e)t... Oh ! An dra-he vïe mad ! Ha c'hwezh vad 'ta ! Oh nondidïe ! Deus kant metr santer ar c'hwezh deus houzh !** : La soupe à l'ognon... Oh ! C'était bon ! Et une bonne odeur ! Oh nom de Dieu ! On la sentait à cent mètres *(Kolloreg)*

**ROUS-DU** [rus'dy:] : [***rousdu*** 1992] ad. ; Brun (-e)

**Da neuhe vije aet rous-du** : Pour lors il était devenu brun *(Plouïe)* ; **Rous-du oa an dra-he** : C'était brun *(Skrigneg)* ; **Ur stalvêr, 'velt ur sourd (ne)med-seped hezh so rous-du 'velt un àer hag ar sourd so mer'n ha du ! Ha moannac'h é !** : Un triton, comme une salamandre si ce n'est qu'il est brun comme une vipère alors que la salamandre est jaune et noire ! Et il est plus mince ! *(Skrigneg)*

**ROUS-NOS / ROUS-NOÑS** [rus'nɔ̃:z-s] : n.m. ; Tombée de la nuit / Crépuscule

**Rous-nos, ya an dra-he zo just ba komañsamant an nos ma keres** : Le crépuscule, oui c'est juste à la tombée de la nuit si tu préfères *(Plouïe)*

**ROUSSIN** ['rusin] : coll. ; Résine

➢ **Goulou-roussin** : Chandelle de résine ; **Plantañ goulou roussin daoñ ba e rer** : Lui planter une chandelle de résine dans le cul *(Landelo)*

**ROUSTAD** ['rust(ə)d-t] : [***roustad*** 1970] n.m. (pl. **roustajou** [rus'tɑ:ʒu]) ; Raclée / Rouste

**Da gaoud ur roustad goude-se !** : Pour prendre une rouste ensuite ! *(Poullaouen)* ; **Ma pïe koll(et) ho poutou, ah fei Zoue hall ree doc'h lar(ed) lar pise bet ur roust' !** : Si vous perdiez vos sabots, ah ma foi je peux vous dire que vous receviez une rouste ! *(Plonee)*

**ROUSTADENN** [rus'tɑ:dən] : n.f. (pl. **-ou** [rusta'dɛnu]) ; Raclée

**Me a'h a da reiñ ur roustadenn dit !** : Je vais te foutre une raclée ! *(Skrigneg)* ; **Me joñj 'boe ma-hun « ma'hat an hi(ni) oa ganen-me dreñw ahe, ma nije gwel(e)t reiñ ur roustadenn dit »** : Depuis j'y pense moi-même « probablement que celui qui était avec moi là-derrière, s'il avait vu te donner une rouste » *(Skrigneg)*

**ROW / RAOU** [row] ['raw] : [***rou*** 1499] n.f. (pl. **-ier** ['rowjər]) ; Grosse chaîne de traction *(Ar C'hastell-Ne)* / Grosse chaîne courte dont on se sert pour ébouler le bois en grume *(Pleiben)*

**Paotr ar row a vije hopet ar mignañ war'naoñ** : On criait le plus sur celui qui tenait la grosse chaîne d'attelage *(An Uhelgoat)* ; **Ar raou neu'n, un dra oa 'vid trañsportañ gwe ga'n dieoul !** : La grosse chaîne donc, une chose pour transporter des arbres munis d'un diable ! *(Speied)* ; **Ar row oa ur chadenn vras hag a vije staget ar c'heseg direktamant gati deuh an alar pé vije daw dond 'dreñw** : La « row » était une grosse chaîne sur laquelle on attachait directement les chevaux à la charrue lorsqu'il fallait reculer *(An Uhelgoat)*

**ROWIAÑ / ROUWAÑ** ['rowjə] ['ruwə] : [***rauaff*** 1499 ; ***raouï*** 1732] vb. ; Enrouer

**Rowiet on un tamm** : Je suis un peu enroué *(Landelo)* ; **Ur vouezh rouwet neus, matresse ur (v)ouezh golôet** : Il a une voix enrouée, peut-être une voix rauque *(Plouïe)*

**RU** [ru:] : [vx. br. ***rud(d)*** ; ***ruz*** 1384] ad. & n.m. ; Rouge / Rubicond (-e) / Roux (-sse) / De couleur semblable à celle du feu, du sang...

**Pé vise ru-ru ar c'huz-heol** : Quand le soleil couchant était très très rouge *(Plouïe)* ; **Hag un taol ru war ar marc'had** : Et une ruade par-dessus le marché *(Ar Fouillez)* ; **Fass ru ar person** : La face rubiconde du recteur *(Landelo)* ; **Me lesk anê da zond ru ha' vegn debet duzhtu !** : Je les laisse devenir rouge et elles sont mangées tout de suite ! *(Plouïe)* ; **An avalou douss-kaol, mañier-ru deus un tu ha glas deus an tu-all, ar re-he oa douss, avalou mad da zeb oaint i'e** : Les pommes « douss-kaol », une sorte de rouge d'un côté et verte de l'autre côté, elles étaient douces, elles étaient aussi de bonnes pommes à manger *(Plouïe)* ; **Pé welefeh ru an oabr tond, (a-)benn-neuhe vênt-hè o tost** : Lorsque tu verras le ciel se teindre en rouge, c'est que pour-lors ils se rapprocheront *(Plonee)* ; **Erro é ru an oabr** : Le ciel est devenu rouge *(Plonee)* ; **Ahe meus irvin ru deja** : Là j'ai déjà des radis *(Skrigneg)* ; **Ru (e)vel merg(l)adur** : Rouge comme de la rouillure *(Poullaouen)* ; **Ru 'vel klipenn ar c'hog** : Rouge comme la crête du coq *(Skrigneg)* ; **Pa vïe troc'het, neuhe vïe lakeet un houarn ru da goterisiñ** : Lorsqu'elle était coupée (la queue), on mettait alors un fer rouge pour cautériser *(Skrigneg)*

➢ **Ar Bonedou Ru** : Les Bonnets Rouges ; **Kar tro ar bla(v)ezh c'hwezeg-kant pemzeg ha-tr(i)-ugent ahe pé oa bet ar ra(v)olt ar Bonedou Ru** : Car aux alentours de l'an seize cent soixante-quinze là lorsque ce fut la révolte des Bonnets Rouges *(Landelo)*

➢ **Ar re-ru** : Les communistes ; **Ba Plouïe zo bet re-ru ha re-wenn** : Il y a eu des communistes et des catholiques à Plouyé *(Plouïe)*

➢ **Aval c'hwerw-ru** : Pomme aigre-rouge ; **C'hwerw-ru, 'r re-h(e) zo avalou d'o(be)r chistr ha chistr mad siken !** : Des aigres-rouges, ce sont des pommes pour faire du cidre et du bon cidre même ! *(Laz)*

➢ **Barw ru** : Barbe rousse ; **Hezh zo un dèn ha' neus barw ru** : C'est un rouquin (barbe rousse) *(Lannedern)*

- **Be ru war ar labour** : Être acharné (-e) au travail ; **Kar ar c'hantonierien gwich-all, houzoh walc'h, na brud hag oagn ket ru war ar labour !** : Car autrefois les cantonniers, vous savez bien, avaient la réputation de ne pas être acharnés au travail ! *(Skrigneg)*
- **Betrabes ru** : Betteraves rouges ; **Ga ur broch-keuneud meus gwraet toullou ba'n douar 'vid treusplantañ ar pitrabes ru** : Munis d'une brindille j'ai fait des trous dans la terre pour repiquer les betteraves rouges *(Plouïe)*
- **D'an dow-lamm ru !** : À fond la caisse ! *(Ar Fouillez)*
- **Douar ru** : Terre rouge (de profondeur) ; **Skouarniou an ar vers an douar war toud an dra-s(e) ha jom douar ru war o lerc'h, prest da had(añ)** : Les versoirs de la charrue versent la terre sur tout ça et il reste de la terre rouge derrière, prête à être ensemencée *(Kleden)*
- **Doworn ru** : Enfant qui touche à tout ; **Ar re-he neus doworn ru** : Ils touchent à tout *(Plouïe)*
- **Melchon-ru** : Trèfle rouge (*trifolium rubens)* ; **Ya, melchon ru ha heñ oa ket ken sañsubl** : Oui, du trèfle rouge, il n'était pas si important *(Skrigneg)* ; **Ar melchen-ru neus keme(d) ur mar(e) 'naoñ, hezh oa mad pad ur mis pet(r)a !** : Le trèfle rouge n'a qu'une époque, il était bon pendant un mois quoi ! *(Kareis)*
- **Ru-tan** |ry'tɑ̃:n] : Rouge vif / Chauffé (-e) à blanc ; **Med surtoud sellè-hè pé 'h ee an heol da gous(ked), ma vis(e) ru ha mad, ru-tan : Mad-tre !** : Mais ils regardaient surtout quand le soleil allait se coucher, s'il était bien rouge, rouge vif : C'était très bien ! *(Kleden)*
- **Ru toud** : Tout rouge ; **Mé sad oa e(rr)o ru toud, poazh !** : Mon père était devenu tout rouge, cuit ! *(Speied)*
- **Tomm-ru** : Très très chaud (-e) ; **Ya, tomm-ru oa bet ba'r sud deus Bro-Frañs, ya** : Oui, il avait fait très très chaud dans le sud de la France, oui *(Plouïe)*

**RU** [ru] : [***ru*** 1442] n.f. (pl. **rüiou** ['ruju] **rüiow** [rujow]) ; Rue

**Ur lostennad tud 'tiskenn ar ru vras** : Une queue de personnes descendant la grande rue *(An Uhelgoat)* ; **Nin oa ba ur ru hag nin oa hor zïer amañ** : Nous étions dans une rue et nos maisons étaient ici *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Beñ, (a-)benn oa-heñw ba'r rüiow, an dud huche war'nèoñ** : Ben, quand il était dans les rues, les gens lui criaient dessus *(Kleden)* ; **Tou'n dud ba'r ru ! Drapoiou machin ! Ar re na fusuilhou !** : Tout le monde dans la rue ! Les drapeaux ! Ceux qui avaient des fusils *(Kleden)* ; **An dra-he n'a ket ga'r rest ! Ar rüiou braw, me(d) be zo tïer beb-sort 'è, kara ?** : Ça ne va pas avec le reste ! Les belles rues, mais il y a aussi toute sorte de maisons, n'est-ce pas ? *(Plourac'h)*

- **Bord ar ru** : (sur le) bord de la rue

**RUADENN** [ru'ɑ:dən] : [***ruadenn*** 1821] n.f. (pl. **-ou** [rua'dɛnu]) ; (une) Ruade / Action du cheval qui rue

**Ur ruadenn, pé sko ar chô ga i dreid** : Une ruade, lorsque le cheval frappe avec ses pieds *(Skrigneg)*

**RUBAN** ['ry:bən] : [***ruban*** 1633] n.f. (pl. **-iou** [ry'bɑ̃.ŋu]) ; Ruban (& à mesurer)

✗ *syn.* : ***musul*** ; & *cf.* : ***turuban***

**Me(d) taol d(é) gass ar ruban dreis(t) vis(e) ket gwraet, gredon ket !** : Mais on ne jetait pas le ruban à mesurer par-delà, je ne crois pas ! *(Sant-Wazheg)* ; **Beñ ur ruban deg-metr oa-hi ha an heñi vis(e) gati 'vusul(iñ) ar bern plous ha 'vusul(iñ) ar bern foenn ha'n traou...** : Ben c'était un ruban à mesurer de dix mètres et celui qui l'utilisait pour mesurer le tas de paille et pour mesurer le tas de paille et autres... *(Sant-Wazheg)* ; **Ar c'hañw ! Ar baotred vije lak(et) ur ruban du diwar gorn o chupenn ah(e) pa vije kañw, vije gwel(et) lar oagn in kañw** : Le deuil ! On mettait aux garçons un ruban noir là au coin de leur veste lorsqu'il y avait deuil, on voyait qu'ils étaient en deuil *(Skrigneg)*

**RUBARB** [rybarb] : coll. ; (de la) Rhubarbe

**Deut é braw ar rubarb hañ !** : La rhubarbe est devenue belle hein ! *(Plouïe)* ; **Ah ya ! Koñfitur rubarb a meus gwraet 'tre diw wech deja** : Ah oui ! J'ai déjà fait de la confiture de rhubarbe deux fois *(Skrigneg)* ; **Pa rañw ar rubarb, me boah anê pad, 'tre un eur hag un eur ha-kard** : Quand je fais de la rhubarbe, je les cuis pendant, entre une heure et une heure et quart *(Skrigneg)*

**RUBIFAÑ** [ry'bifə] : vb. ; (se) Rebiffer

**Ga(st) yè-yè ! Ha sul-vignañ oa sterd d'an dud a rubife ! Ah yè !** : Putain oui-oui ! Et plus on était dur envers les gens, plus ils se rebiffaient ! Ah oui ! *(Laz)*

**RUDELL** ['ry:dəl] : [gaul. ***roudos*** *rouge* ; vx. br. ***rud*** *rouge* ; ***ruzel*** XVI[e]] n.f. ; Rougeole

**RÜIAÑ / RÜAÑ / RÜIÑ** ['ryjə] ['ry:ə] ['ry-i] : [***ruzyaff*** 1499] vb. ; Faire rougir (métal) / Rougir

**Vïe laket da rüiañ da zigentañ ken teue ar mouged deuh o zreig !** : On le faisait rougir au tout départ si bien que la fumée s'échappait de leurs pieds ! *(Skrigneg)* ; **An houarn vé laket war ar roud-karr, an houarn gwech-all oa tommet toud ga mouded-kign hag ar varichaled renke dalc'h an dra-he ba an tan 'benn rüiañ 'nê gwech-all, matrehe un devezh ga an tan** : On sarclait de fer la roue de charrette, autrefois on chauffait tout le fer avec des mottes d'écobuage et les maréchaux-ferrants devaient garder ça dans le feu afin de les faire rougir, le feu peut-être une journée *(Brennilis)*

**RUILH** [ryʎ] : [***ruilh*** 1732] n.m. ; Roulade

- **Ober ur ruilh** : Faire une roulade / Se rouler (faire un tour sur soi-même, allongé) ; **Pa 'h ee d'ar bal a ree ur ruilh ba'h ar bleud, pugur oa i dad oa meliner, blam da lar(e)d oa meliner ha vije e(rr)o bleud toud pé**

**'n-om ga(v)e ba'h ar bal !** : Lorsqu'il allait au bal, il se roulait dans la farine, puisque son père était meunier, pour dire qu'il était meunier, il était devenu tout enfariné lorsqu'il se retrouvait au bal ! *(Skrigneg)*

**RUILHAL / RUILHOU** ['ryʎəl] ['ryʎu] : [***rüillaff*** 1632 ; ***ruilhal*** 1732] vb. ; (se) Rouler

**Ruilhal a reemp (a)n eil dreist egile** : Nous roulions l'un par-dessus l'autre *(Poullaouen)* ; **Da ruilhou ba'r pri pé vij(e) kemed pri neu'n** : Se rouler dans la boue lorsqu'il n'y avait alors que de la boue *(Kleden)* ; **Plant(añ) un taol-penn ba'r c'habiten ken na ruilhet ba'r c'host-all d'ar boss ba'n toull !** : Il flanqua un coup de tête au capitaine si bien qu'il roula de l'autre côté de la butte dans le trou ! *(An Uhelgoat)* ; **Jilou 'ta ! Pudur oa bet a(v)el ! Hag ma'hat an dra-he na kemer(e)t un tamm aer hag ur gouad-a(v)el na digor(e)t an noñr hag ar poues, ma'hat, neus ruilhet ha aet da val(e) !** : Écoute donc ! Puisqu'il y avait eu du vent ! Et ça avait probablement pris un peu d'air, une bourrasque avait ouvert la porte et le poids a, probablement, roulé et avait été bazardé ! *(Skrigneg)*

- **Mew da ruilhal** : Saoul à se rouler parterre ; **Vïent ket mew da ruilhal** : Ils n'étaient pas saouls à rouler parterre *(Lokarn)*

**RUILHENN / RILHENN** ['ryʎən] ['riʎən] : [***ruillen*** 1633 ; ***rilhenn*** 1906] n.f. (pl. **-ou** [r(y/i)'ʎɛnu]) ; Anneau (cf. **AILHEDENN**)

**Heñ na staget e gaseg deus ar rilhenn oa deus ar vouger ene ha aet ba'n ostaliri** : Il attacha sa jument à l'anneau qui était au mur là-bas et alla au bar *(Ar Fouillez)*

**RUILHOD** ['ryʎo(d-t)] : [***ruilhod*** 1992] n.m. ; Rouleau (de jardin)

**Hezh so ur ruilho(d)** : C'est un rouleau (de jardin) *(Berrien)*

**RUJAL / RUCHAL** ['ryʒəl] ['ryʃəl] : [***ruteiñ*** 1732] vb. ; Être en rut / Être excité (-e)

**Ar re a viche c'hwenn zic'hwenne bord ar ru, rujal ba o roched** : Ceux qui avaient des puces s'épuçaient sur le bord de la rue, excités dans leur chemise *(Skrigneg)*

**RUMM** [rym] : [***rum*** 1519] n.m. (pl. **-ou** ['rymu]) ; Catégorie / Espèce / Génération / Genre / Type / Sorte

**Med ma'hat neugn kime ur rumm benvijo anê** : Mais ils n'avaient probablement qu'une seule catégorie d'outils *(Landelo)* ; **Be oa ur rumm-all neuhe da-houde hag a'h ee da glask merc'hed** : Puis il y avait donc une autre catégorie qui allait courir les filles *(Plouïe)* ; **Dow rumm kàerelled zo, re-vras ha re-vihen** : Il y a deux espèces de « kàerelled » : Les fouines (les grandes) et les belettes (les petites) *(Poullaouen)* ; **Dow rumm melc'hwed zo** : Il y a deux espèces de limaces *(Lannedern)* ; **Ha ka(s)i-sur oa dimeet en-dro, me(d) ar vugal(e) oa bihen c'hoa(zh), an eil rumm** : Il était très certainement remarié, mais les enfants étaient encore petits, la seconde génération *(Laz)*

**RUMMAD** ['rumәd-t] : [***rumad*** 1849] n.m. (pl. **rummajou** [ry'mɑ:ʒu] **rummachou** [ry'maʃu]) ; Espèce (de) / Équipe (de) / Troupe (de)

**Ba ar porzh vije dow rummad** : Il y avait deux équipes dans la cour *(Duod)* ; **Beañ zo patates abretoc'h an eil 'vid egile, rummachou** : Il y a des patates plus hâtives que d'autres, des espèces *(Skrigneg)*

**RUS** ['ry:z] : [m. br. ***rus***] n.m. ; Ruse

**Un' yowank, d'an oad-se, a neus kement viss so toud ha kement rus surtoud !** : Un jeune, à cet âge-là, a tous les vices et surtout toute la ruse ! *(Skrigneg)*

**RUS** [ry:z-s] : [***ruz*** 1927] n.m. ; Démarche traînante / Traîne-

- **Klañw-rus** : Maladif (-ve) ; **Be zo tud, just walc'h, a'h a dre-us, klañw-rus ya** : Il y a des gens, justement, qui vont à l'usure, maladifs oui *(Ponvel)*
- **Ober rus** : Patiner ; **Ha na kal(et)-hè, pigur ar rojou, ba-plass troïñ, ar rojou neu'n, ree rus !** : Ils avaient calé, puisque les roues, au lieu de tourner, les roues alors patinaient ! *(Kleden)*
- **Rus-amzer** [ryz'ɑ̃mzər] : Qqn qui n'avance pas dans le temps imparti
- **Rus-brageier** [ryzbra'gɛjɛr] : Qqn qui travaille assis
- **Rus-komzer** [rys'kɔ̃mzər] : Qqn qui met un temps infini à dire ce qu'il a dire
- **Rus-rèr** [ryz'rɛ:r] : ad. & n.m. (pl. **rus-rèriou** [ryz'rɛrju]) ; Fainéant / Qui végète ; **Ar re-he zo rus-boutou ! Rus-rèriou !** : Ce sont des traîne-savates ! Des fainéants ! *(Plouïe)* ; **Hizh zo ur rus-rer** : C'est un fainéant *(Plouïe)* ; **Hezh é rus-rer, dond a ra (a-)benn da jom med 'hall ket dond mad war-horr(e) e véc'h** : Il végète, il réussit à rester, mais il n'arrive pas à sortir la tête de l'eau *(Plouïe)* ; **Chom war-lerc'h, teu ket da heuilhañ gwech e-bed, heñ n'é keme ur rus-rèr (a)naoñ !** : Il reste derrière, il n'arrive jamais à suivre, ce n'est qu'un fainéant ! *(Plouïe)* ; **Ar re-he zo rus-boutou ! Rus-rèriou !** : Ce sont des traîne-savates ! Des fainéants ! *(Plouïe)*

**RUS-BOTES / RUS-BOUTOU** [ryz'bɔtəz-s] [ryz'butu] : n.m. ; Traîne-savates

**Ar re-he zo dister war o labour, 'h eent ket da raog kalz war ar labour, hezh zo ur rus-botes !** : Ils sont insignifiants dans leur travail, ils n'avançaient pas beaucoup dans leur travail, c'est un traîne-savates *(Plouïe)*

**RUSAÑ / RUSAL / RUSOU** ['ry:z(ə)] ['ry:zəl] ['ry:zu] : [***rusa*** 1716] vb. ; Frotter / Glisser / Traîner (fig.) / Lambiner

**Rus' e labour** : Traîner son travail *(Plouïe)* ; **Ur vantell hir ha' ruse an douar kasimant** : Un long manteau qui traînait quasiment parterre *(An Uhelgoat)* ; **Hezh é an talon, hezh ruse an douar** : C'est le talon, il traînait

parterre *(Berrien)* ; **Abowe pell-zo (e)ma'ñw 'rusou ha pell (e)ma'ñw taped an tu war-horr(e)** : Il traîne la patte depuis longtemps et met du temps à reprendre le dessus *(Plouïe)* ; **Chom a ra da rus ya** : Il reste à traîner oui *(Ponvel)* ; **Un tamm *garde-boue* 'vid 'h ampech ar foenn da rusal war ar rod hag toud ar c'hirri nagn ket 'n dra(-ho)nt 'è, oyow !** : Un petit garde-boue pour empêcher le foin de frotter sur la roue, toutes les charrettes n'avaient pas ça non-plus, holala ! *(Speied)* ; **Hag ar poues oa sañset da zelc'hen an noñr ha pa heurten war an noñr un tamm, ah beñ hezh a ruse 'è, pudur oa war ar pleñch(o)d !** : Et le poids était censé tenir la porte et lorsque je poussais un peu sur la porte, ah ben il traînait également, puisque c'était sur le plancher ! *(Skrigneg)*

- **Rus' e dreid** : Traîner les pieds ; **Ar c'han n'é ket memes-mod kin ! Med se zo komprenet mougour an dud alïes reegn keme(d) rus' o zreid** : Le chant n'est plus pareil ! Mais c'est compréhensible puisque souvent les gens ne font que traîner leurs pieds *(Plourac'h)*

**RUSED** ['ryːzəd-t] : [***ruset*** 1557] ad. ; Rusé (-e)

**Oh ! Me(d) hemañ oa ket ginoweg, rused a oa !** : Oh ! Mais il n'était pas naïf, il était rusé ! *(Skrigneg)* ; **N'é ket blam vije ken ruset-se 'è, me(d) c'hoant na da dap ar re-all 'vid beañ ginoweien !** : Ce n'est pas parce qu'il était si rusé que ça non-plus, mais il avait envie de piéger les autres afin de les faire passer pour des imbéciles ! *(Skrigneg)*

**RUSER** ['ryːzər] : [***ruzer*** 1927] n.m. (pl. **-ien** [ry'zɛrjən]) ; Traînard / Lambin

**Hezh zo ur ruser** : C'est un lambin *(Plouïe)*

- **Ruser-boutou** [ryzər'butu] : n.m. (pl. **ruserien-boutou** [ry'zɛrjən'butu]) ; Traîne-savates

**RUSKENN** ['ryskən] : [***rusquenn*** 1659] n.f. (pl. **-ou** [rys'kɛnu]) ; Ruche (cf. **GOLOENN**)

- **Pass o(be)r ruskenn e-bed** : Ne pas faire de vieux os ; **Ar re-he reent ruskenn e-bed** : Ils ne faisaient pas de vieux os *(Poullaouen)*

**RUSS** [rys] : n.m. (pl. **-ou** ['rysu]) ; Caractère

- **Russ fall** : Mauvais caractère ; **Hezh zo russ-fall** : Il a mauvais caractère *(Plouïe)* ; **Un dèn russ-fall** : Une personne à mauvais caractère *(Kolloreg)*

**RUST** [ryst] : [***rust*** 1499] ad. ; Calleux (-se) / Difficile (route) / Inconfortable (vêtement) / Rêche / Rude / Rustre / Violent (-e)

**Rust ar gooñ** : L'hiver est rude *(Skrigneg)* ; **An heñchou zo rust** : Les routes sont difficiles *(Plouïe)* ; **Ar liñseriou oa ken rust-all** : Les draps étaient si rêches *(Laz)* ; **Pa vise klevet an tarow-moualc'h kanañ oa sin amzer rust** : Quand on entendait le merle chanter c'était signe de temps rude *(Plouïe)* ; **Doworn rust** : Des mains calleuses *(Plouïe)* ; **Dow zèn é tibatiñ, rust o mouezh** : Deux personnes débattant, d'une voix violente *(Poullaouen)* ; **A'el rust hag a'el-dro** : Du vent froid violent et un tourbillon *(Plouïe)* ; **Tud rust deus o geseg vis(e)** : Il y avait des gens violents envers leurs chevaux *(Plouïe)* ; **Ha sell oa bravac'h dê chakañ 'naoñ, ar mod-all ar lann oa rust !** : Il était donc plus facile pour eux à mâcher, sinon l'ajonc était rude ! *(Skrigneg)* ; **Rust walc'h oa an dra-s(e) heñ ! Ha ar re-s(e) oa kal(ed) ! Ar roched fèr(et)-kal(ed), am(añ) vé ket gwel(et) an dra-s(e) kin** : C'est assez inconfortable hein ! Et elles étaient dures ! La chemise à plastron, on ne voit plus ça ici *(Kareis)* ; **Oh ! Me(d) be oa kalz a dud hag a na kroc'hen rust hag ar reñ-he skalfe kalz** : Oh ! Mais beaucoup de monde avait une peau rude et ils gerçaient beaucoup *(Skrigneg)* ; **An hesk oa ur yeotenn, ya me meus ur blantenn meus ahe ha' zo just 'vel hesk hag ar re-s(e) ma dapeh 'nê, ar re-s(e) oa rust-rust ha nis(e) troc'het ho pis dac'h !** : La laîche était une herbe, oui j'ai là une plante qui juste comme de la laîche et si tu la prenais, elle était très rude et vous coupait le doigt ! *(Ponvel)*

- **Be rust war ar labour** : Être rude à la tâche ; **Med matrehe an dud, houzoh walc'h, oagn ken rust-te war ar labour 'è ! Ahe 'h eent deuh o voues !** : Mais peut-être que les gens, vous savez bien, n'étaient pas si rudes que ça non-plus à la tâche ! Là ils allaient à leur rythme *(Skrigneg)*

**RUSTAMZER** [rys'tɑ̃mzər] : [***rust amser*** 1710] n.m. ; Gros temps / Mauvais temps

✗ *syn.* : ***amzer (hudur, kourousset, vall...)***

**Ah ! An dra-he zo sin rustamzer !** : Ah ! C'est signe de mauvais temps ! *(Skrigneg)* ; **Sin rustamzer zo pa vé gwel(et) ba'h ar chiminal, ba'h ar chiminalou alïes so da brotejiñ ar mogeriou vije laket ur plak ! Ha pa vije gwraet tan vije gwelet 'è ar plak 'steredenniñ gad an tan** : C'est signe de mauvais temps lorsqu'on voit dans la cheminée, il y a souvent dans les cheminées pour protéger les murs, on mettait une plaque ! Et lorsqu'on faisait du feu on voyait aussi la plaque scintiller à cause du feu *(Skrigneg)* ; **Bremañ ha (e)ma k(et) ar momed d'o(be)r, pudur n'ounn ket pe-sort amzer meump da gaoud c'hoazh ha kapat omp da gaoud ur rustamzer, sete ma 'h amp da zrec'hiñ 'nê bremañ, an dra-he n'é ket mad evite ! Bremañ é emsa(wo)c'h dit go(r)tos fin mis-meurzh** : Ce n'est pas maintenant le moment de faire, puisque je ne sais encore pas quel temps nous allons avoir et nous sommes capables d'avoir du mauvais temps, donc si nous allons les couper maintenant, ce n'est pas bon pour eux ! Maintenant il est préférable pour toit d'attendre fin mars *(Skrigneg)*

**RUTABA** [ry'tɑːba] : [***rutaba*** 2005] coll. (sing. **rutabenn** [ry'tɑːbən]) ; Rutabagas

**Oh ! Neu'n, goû(d) walc'h ret, vise ket maïs na traou ! Vise rutaba ha neu'n betrabes !** : Oh ! Alors, vous savez bien, il n'y avait pas de maïs ni rien ! Il y avait des rutabagas et alors des betteraves ! *(Lokarn)*

**RUTIG** ['rytiɟ-c] : [***rutig*** 2005] coll. ; Rutabagas

**Ha laket ar rutig hag ar bitrabes da ziskorno en-dro dê-gnt, pugur vïent skorn(ed)** : Et on mettait les rutabagas et les betteraves à dégeler autours d'elles, puisqu'elles étaient gelées *(Lokarn)*

**SABATAÑ** [sa'bata] : [***savata*** 1716] vb. ; (s') Échauffer / Se fatiguer debout

**'N-om ga(v)et sabatet, n'é ket (e)vid pos e droad** : Il se retrouve fatigué debout, il ne peut pas poser le pied *(Poullaouen)*

**SABATURIÑ / SABANTURIÑ / SAPATURIÑ** [saba'ty:rə] [sabɑ̃n'ty:rə] [sa'pa,ty:ri] : [***sabaturi*** 1927] vb. ; Stupéfier / Méduser

**Ambarf, chom(et) é sabaturet** : Abasourdi, il est resté stupéfait *(Laz)* ; **Ken oant chomet sabanturet c'hoa(zh) !** : Si bien qu'ils restèrent encore stupéfaits *(Plonee)* ; **On sapaturet klêo an dra-he !** : Je suis stupéfait d'entre ça ! *(Pleiben)* ; **Koueet an alvaon war mé gorr', sabatur't** : J'ai été désagréablement surpris, stupéfait *(Laz)*

**SABL / SABR** [(z/s)ab-pʳ] [***sabl*** 1633] coll. ; Sable (de carrière)

**Ur pezh ramblè-sabr** : Un énorme remblai de sable *(An Uhelgoat)* ; **Sklap dour ! Dour pedam sab(r), dreis(t) ar mo(d)-s(e) ! 'Re-h(e) gè(v) dê la 'r glaw 'n-heñi zo 'tond ha 'bénn-neuhe stopo** : Balancer de l'eau ! De l'eau ou du sable, par-dessus comme ça ! Elles (abeilles) croient que c'est la pluie qui vient et pour-lors elles stopperont *(Laz)* ; **Hag ene neuhe vijent kasset neuhe d'o(be)r maneuvr, da zigentañ bord ar mor ene war un dun mennag hag ene oa dunou-sabl** : Et ils y étaient alors envoyés pour faire des manœuvres, au départ en bord de mer sur une dune quelconque, il y avait des dunes de sable *(An Uhelgoat)*

**SABRENN** ['zɑ:bʳən] : [***sablenn*** 1723] n.f. ; (du) Sable de carrière

**Ar sabrenn petramed ar vein vise kasset ga'r charriter ga'n temporellou** : Le sable ou-bien les pierres étaient envoyées par le charretier avec les tombereaux *(Berrien)* ; **An dra-he vise (e)vid cherrañ mein, cherrañ sabrenn, rojou-koat** : C'était pour charroyer des pierres, charroyer du sable, des roues en bois *(Berrien)* ; **Ha toud an dra-he ga boutou-koat, kignet e dreid, sabrenn ha pri ba e voutou, *eh ouais* oa ket botou d'ar mar(e)-se** : Et tout ça en sabots de bois, les pieds écorchés, du sable et de la boue dans les sabots, eh ouais y avait pas de bottes à cette époque-là *(Berrien)* ; **Mijemp okasïon d'ond alïes, pudur ma zad a vournisse brug da dud bord an mor hag a'h ee ga e drakteur da gass brug dê ha war e gis a teue sabrenn gantoñ, mêrl gantoñ goude da lakad war an douar** : Nous avions souvent l'occasion d'aller, puisque mon père fournissait de la bruyère aux gens du bord de mer et il allait en tracteur leur apporter de la bruyère et revenait avec du sable, du maërl après pour mettre sur la terre *(Skrigneg)*

**SABRENN** ['(z/s)abrən] : [***sabrenn*** 1732] n.f. (pl. **sabrinier** [(s/z)a'brinjər]) ; Sabre

**Archerien gad o sabrenn** : Des gendarmes munis de leur sabre *(Ar Fouillez)* ; **(A-)benn (ar)c'hoazh vo laket ar sabrenn dre ahe ha ma 'h ey hebiou 'h ey ar sabrenn ba e rèr !** : Demain on mettra un sabre par là et s'il passe à côté le sabre ira dans son cul ! *(Landelo)* ; **Aet ar sabrenn ba e gost paotr-powr ! Hag oa torret ar beg** : Le sable se planta dans son côté mon pauvre ! Et le bout fût cassé *(Landelo)*

- **Paotred ar sabrinier** : Les officiers ; **Ofissourien voa kement deusoute, paotred ar sabrinier** : Il y avait tellement d'officiers, les gars aux sabres *(Pleiben)*

**SAC'H** [(z/s)aɦ] : [***sach*** 1499] n.m. (pl. **sïer** ['(z/s)ijər] **sec'her** ['(z/s)ehər]) ; Sac / & n.m. Testicules (cf. **POCHON**)

**Kustum oa da zoug sïer matresse...** : Elle était peut-être habituée à porter des sacs *(Plouïe)* ; **Mond a rain ba'r sac'h** : J'irai dans le sac *(Plonee)* ; **Oh ya koulskoude ar sec'her n'é ket braw doug anê** : Oh oui cependant les sacs il ne fait pas bon les porter *(Berrien)* ; **Reud i sac'h** : Les testicules pleins *(Poullaouen)* ; **An heñi a zelc'h ar sac'h zo ken làer (e)vel an heñi zo o lakad barzh** : Celui qui garde le sac est tout autant voleur que ne l'est celui qui le remplit *(Plouïe)* ; **Hemañ-all dilass ar sac'h ha abandoniñ e garr-moc'h** : Et l'autre qui délace le sac et abandonne sa charrette à cochons *(Plonee)* ; **Despugnet Yann ba'r sac'h, lasset ar sac'h ha deuh kein ar meveien** : Yann est ramassé dans le sac, le sac lacé puis sur le dos des domestiques *(Plonee)* ; **Krog un' ba bep pénn d'ar sac'h : Vliw !! Chet (a)nèoñ dreist d'ar pont** : Un crochant dans chaque bout du sac : Vlan !! Jeté par-dessus le pont *(Plonee)* ; **Dreñw oa ar c'heseg vïe gwraet ur gwele daoñ ga plous ha vïe laket sïer-temz ahe gis-se, vïe braw ene** : Derrière là où étaient les chevaux on lui faisait un lit de paille et on mettait des sacs d'engrais là comme ça, il était bien là *(Lokmarïa)* ; **N'eus keme(d) gwelc'h (a)nê ha sec'h (a)nê ha lak (a)nê ba tammou sïer hag a ga(v)et anê neuhe pé pe emm, kara** : Il n'y a qu'à les laver, les sécher et les mettre dans des espèces de sacs et vous les trouvez alors quand vous en avez besoin, n'est-ce pas *(Skrigneg)* ; **Ha vïe gwraet diw hag a vïe laket ba ur pezh sac'h stank-stank ahe gis-se sur neuhe ha vïe laket un' ba pep penn d'ar sac'h hag vïe laket ar sac'h goud(e)-se war-gein ar chô** : Et on en faisait deux et on mettait dans un gros sac très serré là comme ça, certainement et on en mettait un dans chaque bout du sac et on mettait ensuite le sac sur le dos du cheval *(Lokmarïa)* ; **Un tamm lïen stank-stank vise laket (iv)e, memes-tra é (e)velt ar sac'h kojimant** : On mettait aussi une pièce de toile très serrée, quasiment pareil que le sac *(Lokmarïa)* ; **(E)vid distagañ hezh deus ar seier ?** : Pour le décoller du sac ? *(Lokmarïa)* ; **Ha 'h a da lak anaoñ ba'r sac'h ha gwraet ur skloum warnoñ** : Et il le mit dans le sac et fit un nœud *(Skrigneg)* ; **Ba seier, re bet prop pet(r)a ! Ha vïe laket an toas ha vïe laket un tamm peb tu 'vid dèoñ 'è chom** : Dans des sacs, des propres quoi ! Et on mettait la pâte et mettait un peu de chaque côté pour qu'il reste aussi *(Sant-Wazheg)* ; **An toas vije laket war-gein ar lon-keseg ! Ba ur sac'h ha' vije 'n toas ba an dow benn deuh ar sac'h ha vije laket war-gein ar lon-keseg** : On mettait la pâte sur le dos du cheval ! Dans un sac et on mettait la pâte dans les deux bouts du sac que l'on mettait sur le dos du cheval *(Skrigneg)* ; **Ar pellachou ha vïent laket ba'r wentéres hag ar greun mad neu'n vis(e) jerr(e)t, karget ba'r sïer hag ar**

**baotred neu'n gassè ar greun d'ar gambr** : Les déchets de balle, on les mettait dans le tarare et alors le bon grain était ramassé, chargé dans les sacs et alors les hommes envoyaient le grain dans la chambre *(Karais)*

- **(Dilass / Diseren) ar sac'h war *ub.*** : Délacer le sac (et ainsi libérer celui qui y est enfermé) ; **Peus kemed dilass ar sac'h warnon ha sur po (a)nèi !** : Tu n'as qu'à me délacer le sac, et tu l'auras sûrement *(Plonee)* ; **Oh ! Go(r)tos ! Mi 'h a da ziseren ar sac'h, mi zo hond barzh da blass !** : Oh ! Attends ! Je vais délier le sac, je vais à ta place ! *(Skrigneg)*
- **(Doworn) krap-sac'h** [krap'sah] : Pickpocket ; **Hezh neus doworn krap-sac'h, an heñi krap-sac'h neuhe dape ar sac'h** : C'est un pickpocket, le voleur de sac attrapait donc le sac *(Plouïe)*
- **Eren ur sac'h war *ub.*** : Lier *qqn.* dans un sac ; **Hag ur wich-all oa laket ba ur sac'h heñ ! Hag ereet ar sac'h warnoñ** : Et une autre fois il fut mis dans un sac hein ! Lié dans le sac *(Skrigneg)*
- **Fars-sac'h** : Farce pochée ; **Dibet oa fars-sac'h** : On mangeait de la farce pochée *(Lopereg)*
- **Riñs e (gouilhou / sac'h) gantoñ** : Se vider les couilles (vulg.) ; **Riñset é e gouilhou gantoñ** : Il s'est vidé les couilles *(Plouïe)*
- **Sac'h-kaoc'h** : Amas de nuages noirs (sac à merde) ; **Oh ! Sell doc'h an heol, (e)ma-heñw 'hond da gous(ked) ba ur sac'h-kaoc'h !** : Oh ! Regarde le soleil, il va se coucher dans un amas de nuages noirs *(Kleden)* ; **Ma 'h ee an heol ba'r sac'h-kaoc'h, 'benn-c'hoa(zh) hall doc'h lar(e)d lar 'o glaw c'hoazh** : Si le soleil allait dans un amas de nuages noirs, le lendemain vous pouviez vous dire qu'il y allait encore avoir de la pluie *(Kleden)*
- **Sac'h-kulass(enn)** : Sac d'un quintal ; **Sete me da gargañ dow bezh sac'h-kulass ga pellachou** : Et moi de charger deux gros sac d'un quintal de restes de balle *(An Uhelgoat)* ; **Kargañ ur sac'h-kulassenn ga brenn-hes(k)enn** : Charger un sac d'un quintal avec de la sciure de bois *(Poullaouen)*
- **Sac'h-lèr** : Sac en cuir ; **Seier-lèr gate a-zindan o c'hasell** : Des sacs en cuir sous leur aisselle *(An Uhelgoat)*
- **Sac'h ludu-grich (/-griss)** : Sac d'engrais en toile épaisse et serrée ; **Ba un tamm tïegezh tal-kichenn du-mañ hag voa laret din mond da glask bar(a) ba'r sac'h ludou-grich !** : Dans un bout de ferme à côté de chez moi et on m'avait dit d'aller chercher du pain dans un sac de phosphate ! *(Pleiben)* ; **Neu'n vïe gwraet ur pochon ga ur sac'h ludou-griss ha vise laket un tamm kerc'h barzh ha vise laket ginou ar jô barzh, ar mod-se ar fissellenn bassee dreñw e ziskouarniou** : On faisait alors une poche d'un sac de tissu grossier et on y mettait un peu d'avoine, la gueule du cheval mis à l'intérieur, ainsi la ficelle passait derrière ses oreilles *(Ponvel)* ; **Ha vis(e) troc'het ba ur sac'h ludou-griss, gwraet un tamm pochon bihen ar mod-s(e)** : On coupait dans un sac de tissu grossier, on en faisait une petite poche comme ça *(Ponvel)*
- **Ur sac'h gollo jom ket saw** : Un sac vide ne tient pas debout (c-à-d. il ne faut pas rester le ventre vide) **Oa ket voien d'ur sac'h gollo jom ket saw !** : Ce n'était pas possible, un sac vide ne tient pas debout ! *(Sant-Wazheg)*
- **Vaet é an heol da gousked ba ur sac'h-kaoc'h !** : Le soleil est caché par un gros nuage (m-à-m. Parti est le soleil dormir dans un sac de merde) *(Kleden)*

**SAC'H-AR-BUGEL** ['zaɦar'by:gəl] n.m. : La poche des eaux

**SAC'H-AR-LOUE** ['zaɦar'lue:] : n.m. ; La poche de l'utérus de la vache

**« Sac'h-ar-bugel » ha deus ar loned vije lar(e)t 'è « sac'h-ar-loue »** : « Le sac de l'enfant » (la poche des eaux) et pour les bêtes on disait aussi « le sac du veau » *(Skrigneg)*

**SAC'H-AR-GREUN** ['zaxar'grœ̃:n] : n.m. ; (le) Gésier (volaille)

**Yè, ar hourlañchenn na un dra menneket c'hoazh : Sac'h-ar-greun, heñ vé tamm sabr ha-traou barzh 'è, ka(s)i-sur, ba'n takad-se, an dra-h(e) zo 'vi(d) broïñ ar pezh zebont** : Oui, le gosier possédait encore quelque chose : Le gésier, il contient aussi très certainement un peu de sable et autres dans cette zone-là, c'est pour broyer ce qu'elles mangent *(Laz)*

**SAC'HAD** ['(z/s)ɑ:həd-t] : [***sahat*** 1543] n.m. (pl. **sac'hajou** [(z/s)a'hɑ:ʒu]) ; Sachée, le contenu d'un sac / & Cuite (cf. **POCHONAD**)

**Diboueo ur sac'had-patates** : Soulever un sac de patates *(Plouïe)* ; **Un euro goust ar pezh sac'had din** : Le gros sac rempli me coûte un euro *(Skrigneg)* ; **Digasset meus ur sac'had bleud ganin** : J'ai rapporté un sac de farine *(Landelo)* ; **Me(d) pa vije skuizh ga i sac'had-bleud, a ziskuizhe hag a teue adarre !** : Mais lorsqu'il était fatigué à cause de son sac de farine, il se reposait et repartait ! *(Skrigneg)* ; **Dow-c'hant pe tri-c'hant sac'had, oaint prest da bartïal, lak(e)t an etiketou war'nê ha-toud** : Deux cents ou trois cents sacs, ils étaient prêts à partir, mis les étiquettes dessus et tout *(Plouïe)* ; **Ur vel(in) zo ha oa daw treus ar stêr ga'r greun war ho kein ha dond en-dro ga'r sac'had-bleud d'an tu-h(ont)** : Il y a un moulin et il fallait traverser la rivière avec le grain sur le dos et revenir le sac de farine là-bas *(Sant-Wazheg)* ; **Ur c'hant gwinizh vije laket war-gein ar chô hag a teue ur sac'had-bleud gantoñ war i gis** : On mettait un cent de blé sur le dos du cheval et il rapportait un sac de farine *(Skrigneg)* ; **Oan bet 'tenn ur plac'h maes un toull ur wech ha' oa koueet ga'r sac'had-mouded ba'n toull, penver oan digoueet ene oa bet beuñet** : Une fois j'avais tiré une femme hors d'un trou, elle était tombée avec le sac de tourbe dans le trou, si je n'étais pas arrivé là, elle se serait noyée *(Brennilis)*

- **Be ur sac'had gantoñ** : Être cuit (par l'alcool) ; **Ur sac'had zo gantoñ !** : Il est cuit ! *(Poullaouen)*
- **Ober ur sac'had ga** : Faire une montagne de ; **Be zo tud gouest d'ober ur sac'had ga neubeud a dra, med me n'on ket evid kaojèl ar mod-se diwar nitra** : Il y a des gens capables de faire des montagnes de pas grand-chose, mais moi je ne peux pas parler comme ça à partir de rien *(Plouïe)*
- **Taped ur sac'had** : Prendre une cuite ; **Tapet neus ur sac'had !** : Il a pris une cuite ! *(Skrigneg, Plonee)*

**SAC'HAD-BUHE** ['(z/s)ɑhə'by:(ə)] : Matrice / Utérus

➢ **Toull ar sac'had-buhe** : Orifice de la matrice *(Plouïe)*

**SAC'HAÑ** ['(z/s)axə] : [***sac'ha*** 1732] vb. ; Tomber en panne / Embourber / Coincer / Enliser

✗ *m. comp.* : ***disac'her-nor*** ; *syn.* : ***bourdañ, fontañ, houbañ, skoilhañ*** ; & *cf.* : ***disac'hañ***

**Chom sac'het 'n-hi(ni) reent !** : C'est rester en panne qu'elles faisaient ! *(Skrigneg)* ; **Pugur ar grifon oa chomet sac'het** : Puisque le griffon est resté bloqué *(Skrigneg)* ; **Pa chome ar chô sac'het ga i gargad-traou** : Quand la monture restait embourbée avec son chargement *(Skrigneg)* ; **Chomet oa sac'het ar sailh ba'r pole us d'ar puñs** : Le seau était resté coincé dans la poulie au-dessus du puits *(An Uhelgoat)* ; **Damai e chomo sac'het ar c'hrampouzh ba ma estomog ma vé ket jistr !** : Tout à l'heure les crêpes resteront coincées dans mon estomac s'il n'y a pas de cidre ! *(Skrigneg)* ; **D'ar saout vije rôet patates ha' vije dreilhet bihen dê gwich-all d'ablam pass dê sac'hañ ba o goûg** : On donnait des patates aux vaches et on les leur hachait autrefois afin que ça ne coince pas dans leur gorge *(Skrigneg)* ; **Pugur wichou ar vugale chom sac'het hag a vije red laken ar penn eñwn hag ar re-gozh a ouïe o(be)r, serten ya** : Puisque parfois les enfants restent bloqués et il fallait mettre la tête droite et les anciens savaient faire, certains oui *(Skrigneg)*

**SADORN** ['(z/s)ɑːdɔʳn] : [vx. br. ***saturn*** ; ***sadorn*** 1499] n.m. ; Samedi

**Ar sadorn** [ar'zɑːdɔʳn] : Le samedi ; **Hag e-se ar mod-se vo gallet ober ar goulladou (a-)benn sadorn da nos** : Et donc comme ça on pourra faire les demandes en mariage avant samedi soir *(Sant-Hern)* ; **Ha n'o ket braw (e)vid ar sadorn nag ar sul** : Il ne fera pas beau le samedi ni le dimanche *(Skrigneg)* ; **Ya, 'h ee beb sadorn dé Gareis** : Oui, il allait chaque samedi à Carhaix *(Plonee)*

➢ **Ar sadorn-no(ñ)s** : Le samedi soir ; **Set(u) benn vise deuet ar sadorn-noñs** : Donc avant le samedi soir *(Kergloff)*

➢ **D'ar sadorn (d'an) no(ñ)s** : Le samedi soir (en général) ; **Ha Louis oa 'hond un tu bennaket-all hag a oa in bissiklèt da hond sañsemant d'ar bal un tu bennaket 'è, d'ar sadorn d'an noñs** : Et Louis allait dans une autre direction, il était en bicyclette pour aller censément au bal également dans une direction quelconque, le samedi soir *(Skrigneg)* ; **N'é ket ur voas vad evañ d'ar sadorn-noñs** : Ce n'est pas une bonne habitude de boire le samedi soir *(Poullaouen)*

**SADORNVEZH** [(s/z)a'dɔr(v)əz-s] : [***sadornuez*** 1623] n.m. ; (un) Samedi

**An de-se, gav din oa ur sadornezh** : Ce jour-là, je crois que c'était un samedi *(An Uhelgoat)*

**SAE** [zɛː] [zèː] : [***sae*** 1499] n.f. (pl. **-iou** ['zɛju]) ; Robe / Jupe (d'enfant)

**Re strizh é ma sae** : Ma robe est trop étroite *(Plouïe)* ; **Med raog vijen ga ma sae** : Mais avant je portais la jupe d'enfant *(An Uhelgoat)* ; **Daw oa bihannaad hi sae** : Il fallait rapetisser sa robe *(Poullaouen)* ; **Mod-kozh 'ha ! 'Vel un tamm sae hir vije ga lod** : À l'ancienne ma foi ! Certains avaient comme une sorte de robe longue *(Skrigneg)* ; **Ur rodell ree ken a oa hi sae 'flapiñ deus hi rewr** : Elle roulait des hanches si bien que sa robe battait contre son cul *(Skrigneg)* ; **Me(d) breum(añ) pé weler ar merc'hed ka kêr ah(e), me(d) vegn ko(s)imant noazh ! Traou skañw gate, ur bragou vé gate ma'hat ha neu'n un tamm sae skañw walc'h !** : Mais de nos jours lorsqu'on voit les femmes en ville là, mais elles sont quasiment nues ! Vêtues de trucs légers, probablement un pantalon et alors une petite robe assez légères ! *(Kareis)*

➢ **Sae-eured** : Robe de mariée *(Plouïe)*

➢ **Goûd lak he sae-eured dèi** : Savoir lui mettre sa robe de mariée (c-à-d. lui faire un enfant pour qu'elle l'épouse) ; **Hezh neus gouïet pe-naos lak hi sae-eured dèi** : Il a su comment lui mettre la robe de mariée (c-à-d. qu'il l'a mise enceinte dans ce but) *(Plouïe)* ; **Hezh neus gouïet lak he sae-eured dèi, neus gwraet ur bugel dèi** : Il a su lui mettre sa robe de mariée, il lui a fait un enfant *(Plouïe)*

**SAILH** [saʎ] [zaʎ] : [***saill*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['saʎu] ['zaʎu]) ; Seau (cf. **KILORN**)

**Tap ar sailh din 'ta** : Prends-moi donc le seau *(Plouïe)* ; **Ba Skrigneg laront ur sailh (e)vid ur c'hilorn** : À Scrignac ils disent un « sailh » pour un seau *(Poullaouen)* ; **Deus ur sailh lod a ra ur c'hilorn** : Pour un seau (ur sailh) certains disent (ur c'hilhorn) *(Plouïe)* ; **Hezh neus gorôet ar veuc'h ba'r sailh** : Il a trait la vache dans le seau *(Lannedern)* ; **Med bremañ vé ket erfer sailhou kin** : Mais maintenant on n'a plus besoin de seaux *(Speied)* ; **Ha 'h eemp ga beb a sailh da zestum dorifored ba'n eil feurm** : Et on allait chacun munis d'un seau pour ramasser des doryphores dans la seconde ferme *(Skrigneg)* ; **Chomet oa sac'het ar sailh ba'r pole us d'ar puñs** : Le seau était resté coincé dans la poulie au-dessus du puits *(An Uhelgoat)* ; **Pedur vije red mond d'ar veunteun da gerc'had dour ga'r sailh !** : Puisqu'il fallait aller à la fontaine pour chercher de l'eau munis d'un seau ! *(Skrigneg)* ; **Hag pa sa(v)e mae(s) i wele, vije tennet a-bred mae(s) i wele, vije lar(e)t daoñ a nije eizh sailhad-dour da gerc'hed 'benn kaoud e zijuni, ga dow sailh !** : Et lorsqu'il se levait de son lit, on le tirait tôt de son lit, on lui disait qu'il avait huit seaux d'eau à aller chercher avant d'avoir son déjeuner, munis de deux seaux ! *(Skrigneg)*

**SAILHAD** ['saʎəd-t] ['zajəd-t] : [***sailhad*** 1732] n.f. ; Seau (de) / Contenu d'un seau

**Sete vije gwraet ur sailhad-gwe(l)ien dèi blam dèi da gaoud laezh d'ar loue 'è** : On lui faisait donc un seau de « gwelien » afin qu'elle ait du lait aussi pour le veau *(Skrigneg)* ; **Hag un'-all goude-se ga ur sailhad-dour neuhe da daol war'nèoñ blam d'ampech anaoñ da zèviñ ar c'hoat** : Et un autre ensuite muni d'un seau d'eau de jeter alors dessus afin de l'empêcher de brûler le bois *(Berrien)* ; **Mond a ran da dap ur sailhad-dour yin dèi** : Je vais lui prendre un seau d'eau froide *(Skrigneg)* ; **Kê da gerc'had ur sailhad-dour 'ta ! Emm meus dour 'ta d'o(be)r kafe !** : Va donc chercher un seau d'eau ! J'ai besoin d'eau pour faire du café ! *(Skrigneg)*

**SAILHAD** ['zajad-t] : [***saillaff*** 1499] vb. ; Bondir (cf. **DILAMPAD**)

**Pa mamp gwelet (a)nê ha lammad hag a sailhad, ouïent ket war-veteg mond, kemend-all a draou 'vel a oa !** : Quand nous les vîmes sauter et bondir, ils ne savaient pas vers où aller, il y avait tellement de choses ! *(Skrigneg)* ; **Med an tan vije gwraet gan skochou-lann hag petram tammou banal ue, med ar re-he sailhe an tan 'e** : Mais on faisait le feu avec des tiges d'ajonc ou bien aussi des bouts de genêts, mais ceux-là faisaient prendre le feu aussi *(Pleiben)* ; **Lampad ha sailhad ra ar vugale** : Les enfants sautent et bondissent *(Poullaouen)*

**SAKOCH** ['sakɔʒ-ʃ] : n.f. (pl. **-ou** [sa'kɔʃu]) ; Sacoche

**Un tamm sakoch voa ga Kroc'henig ga e sac'h en owr ha toud owr toud** : Kroc'henig portait une petite sacoche avec son sac en or et tout en or *(Plonee)* ; **Ur sakoch-owr ha oa diw ziwskouarn barzh ha neu'n dow bes-troad !** : Une sacoche en or et les deux paires d'oreilles se trouvaient à l'intérieur et alors les deux doigts de pied ! *(Plonee)* ; **Ha vije kass(e)t neuhe ar boutou-lèr ba ar sakoch hag ar boutou-koat d'o(be)r an hent !** : Et on apportait alors les souliers dans la sacoche et les sabots de bois pour faire la route ! *(Berrien)*

**SAKRAMANT** [sa'krɑ̃mən] : [***sacramant*** 1499] n.m. (pl. **sakramañchou** [sakra'mɑ̃(j)ʃu]) ; Sacrement

- **Sul(v)ezh ar Sakramant-Bras** : Le dimanche du Saint-Sacrement ; **Sul(v)ezh ar Sakramant-Bras, peus droad d'ond dé neuñial, 'h a an Dieoul maes ar stêr** : Le dimanche du Saint-Sacrement, tu as le droit d'aller nager, le diable sort de l'eau *(Kleden)* ; **Hag ar wech vis(e) bet Sul(v)ezh ar Sakramant Bras neu'n, ah(e) vis(e) ar person ba-kreis ar macheñ ha vis(e) pe(va)r (o) tougen 'naoñ ha vis(e) lak(et) nunu neu'n penn-a-benn ha be vise ur prossessïon ha neu'n vis(e) aet an Dieoul maes ar stêr** : Et dès que le dimanche du Saint-Sacrement était passé, le prêtre était alors au centre du truc et quatre le portaient et on mettait alors des digitales de bout en bout, une procession se déroulait et alors le diable était sorti de la rivière *(Kleden)* ; **Da Sul(v)ezh ar Sakramant Bras 'h a an Dieoul doc'h an dour** : Le dimanche du Saint Sacrement le diable sort de l'eau *(Kleden)*

**SAKRE** ['sakre] (& dev. n. [sakrə]) : [***sakre*** 1992] ad. ; Sacré / (devant un n. sert à renforcer un terme) Sacré (-e)

**Ha na ur sakre feurm ahe d'an traoñ** : Et il avait une sacrée ferme là en contrebas *(Berrien)* ; **Hezh zo sakre !** : Il est sacré ! *(Plonee)* ; **Re pinv(id)ig vise ur sakre tralala (e)vite** : Pour les riches on faisait un sacré tralala *(Kergrist)* ; **Me(d) ur sakre taol pé heñ ! Me meus bet wechou, ga'n oustilhou, pé ven ba'r jerdin** : Mais tu as un sacré coup hein ! J'en ai eu parfois, avec les outils, lorsque je suis dans le jardin *(Brennilis)* ; **Un' bennaket gad ur sakre blew, blew hir ! Hag beñ vije (o) werzh(añ) e vlew** : Un avec une sacrée tignasse, cheveux longs ! Eh ben il vendait ses cheveux *(Berrien)* ; **Ya, as(e) oa digouêt ur sakre c'hoa(r)i ba bourc'h Kleden ahe gis-s(e) pad ar bresel** : Oui, il est arrivé là un sacré événement au bourg de Cléden, là-même pendant la guerre *(Kleden)* ; **Sete oa bet ur sakre afer oa bet ahe !** : C'était donc une sacrée affaire qu'il y eut là ! *(Plouïe)* ; **Ar plac'hed nise ur sakre plass heñ !** : Les femmes avaient une sacrée place hein ! *(Kleden)* ; **Ah ! Me meus bet ur sakre kado diga ma mab !** : Ah ! Moi j'ai eu un sacré cadeau de la part de mon fils ! *(Skrigneg)*

- **Ober ur sakre ambarass** : Faire de la grosse frime ; **Heñ ra ur sakre ambarass !** : Il fait de la grosse frime ! *(Laz)*

**SAKREDÏE** [sakre'dijə] : n. ; Sacre Dieu / (devant un n.) Sacré(ment)

**Hezh oa ur sakredïe dèn bras** : C'était une personne sacrément grande *(Landelo)* ; **Ur sakredïe foar oa in amzer gozh** : Il y avait une sacrée grande foire dans l'ancien temps *(Landelo)*

**SAKRIST** ['(z/s)ɑːkʳist] : [***sacrist*** 1499] n.m. (pl. **-ed** [(z/s)a'kristəd-t]) ; Sacristain

**Deut oa evel sakrist** : Il était venu comme sacristain *(Lokmarïa)* ; **(A-)raog oa sakrist e-bed** : Avant il n'y avait aucun sacristain *(Lokmarïa)* ; **Piw a'h a da wreg ar sakrist pé vé ket ar sakrist ba'r yêr ?** : Qui rend le sacristain cocu lorsqu'il n'est pas chez lui ? *(Lokmarïa)* ; **Hag a oa oc'h ober ar sakrist 'e ga'n otro-person** : Et il officiait en tant que sacristain avec le recteur *(An Uhelgoat)*

**SAKRISTÏENN** [sakris'tijən] : [cf. **sacristery** 1623] n.f. ; Sacristie

**An dud war e gis hag é bet gwelet dre ar garrhent o hedañ an ilis aet da-beked ar sakristïenn** : Les gens le suivirent et on le vit partir par la ruelle qui longe l'église jusqu'à la sacristie *(An Uhelgoat)*

**SAL** [sɑːl] : [***sal*** 1426] n.f. (pl. **-iou** ['salju]) **> ar sal** [ar'zɑːl] *la salle* ; Salle

**Ar sal lec'h vis(e) an dud 'tebiñ ha vis(e) gwraet ar boued** : La salle dans laquelle les gens mangeaient et faisaient la nourriture *(Lannedern)* ; **Hag ar mêr neus fournisset ar lokal, zo gwraet ur sal vraw domp !** : Et le maire a fourni le local, on nous a fait une belle salle ! *(Plouïe)* ; **Un tamm diskussïon zo bet ba'h ar sal amañ 'hi-mañ (e)vid ar re na c'hoant** : Il y a eu une petite discussion dans la salle ici-même pour ceux qui voulaient *(Kallag)* ; **Ar saliou veint ket ekipet** : Les salles ne sont pas équipées *(Plourac'h)* ; **Ba'r sal ene oa e vreur vrassañ** : Là dans la salle se trouvait le frère aîné *(Lokered)* ; **Bon 'ha ! Ni p(a) oa 'n-om ga(v)et, m(a) haotr-kaezh, oa laket ba'h ar sal vraw ene, paotr-kaezh, deut ur bleumpenn da servijiñ 'ha(no)mp da houll diganemp petra gemerchomp** : Bon ma foi ! Nous, lorsqu'on se retrouva, mon pauvre, nous fîmes placées dans la belle salle là, mon pauvre, une belle femme pour nous servir et nous demander ce que nous prendrions *(Skrigneg)* ; **Ma vijomp aet ba sal an ouvrïerien, med ni mamp ket c'hoant da zisken lar oamp ouvrïerien, 'houzoh walc'h** : Si nous étions allées dans la salle des ouvriers, mais nous ne voulions pas montrer que nous étions des ouvriers, vous savez bien *(Skrigneg)* ; **Peut kemed mond ba'h ar sal-all ahe, komañset é ur c'hardeur zo, pe ugent munut so 'è** : Vous n'avez qu'à aller dans l'autre salle, c'est commencé il y a un quart d'heure, ou vingt minutes *(Skrigneg)*

➢ **Ar sal-dañs** : La salle de danse ; **Ba'r sal-dañs oa ur bal** : Il y avait un bal dans la salle de danse *(Kleden)*

**SALADEN** [sa'lɑːdən] : [***saladenn*** 1632] coll. ; (de la) Salade

**Doussaad a ra pé vé laket ur garotesenn ba'r saladen** : Ça adouci lorsqu'on met une carotte dans la salade *(Plouïe)* ; **Ya ! Pour vije laket ha neuhe un tamm saladen** : Oui ! On mettait des poireaux et alors un peu de salade *(Skrigneg)* ; **Ur wich vïe laket ar saladen ha goude pé vije montet ar saladenn** : Une fois que la salade était mise et après quand la salade était montée *(Skrigneg)* ; **Fleur melen ahe his-se un tamm ha c'hoazh zo mad d'o(be)r saladen 'e, ba kalz a barkeier zo deus ar re-he** : Des fleurs jaunes là-même un peu et encore c'est bon également pour faire de la salade, il y en a dans beaucoup de champs *(Plouïe)* ; **Ar jalotes vije laket ba ar saladen, vije laket ar pezh so gwer ahe da zigentañ, met(r)amant un tamm kignon !** : On mettait les échalotes dans la salade, on mettait ce qui est vert en premier, sinon un peu d'ail ! *(Skrigneg)* ; **Un neub(eud) saladen vïe chetet barzh 'e, ba-tousk ar ludou jetent, tousk ar petrabes, karotes ha traou mod-se vïe chetet** : On y jetait aussi quelques salades, ils jetaient parmi la cendre, on jetait parmi les betteraves, carottes et des trucs comme ça *(Kolloreg)*

**SALIAD** ['saljad-t] : [***saliad*** 1927] n.f. ; Assistance / Le contenu d'une salle

**SALL** [sal] : [***sal*** 1264] ad. ; Salé (-e)

**Beñ vije gwraet an diw gosteenn hag ar bevin vije sallet i(v)e, vij(e) ket voien da zibiñ 'naoñ ken sall-all 'vel vije !** : Ben on faisait deux flancs et le maigre était également salé, on ne pouvait pas le mangeait tellement il était salé ! *(Berrien)*

➢ **Kig-sall** : [***quyc sall*** 1499] Du lard / Viande salée ; **Deuh an nos vise patates ha kig-sall bemde, an dra-he oa ar meus a vije bemde** : Le soir on avait des patates au lard quotidiennement ; c'était le bon plat quotidien *(Lokmarïa)*

➢ **Soubenn gig-sall** : Soupe au lard ; **Ha soubenn-rous vé gwraet ha soubenn gig-sall, med soubenn-laezh vise gwraet muoc'h** : On fait de la soupe à l'ognon et de la soupe au lard, mais on faisait plus de soupe au lait *(Poullaouen)*

**SALLAÑ** ['salə] : [***sallaff*** 1499] vb. ; Saler / Arnaquer

**Soubenn-laezh vije gwraet ha sall(et) ar laezh !** : On faisait la soupe au lait et on salait le lait ! *(Skrigneg)* ; **Joñj meus bet klêt lared lar ba Kerbrad vïe sallet ar pezh amann 'ha ken vïe koueet neu'n war'naoñ, ar mod-se vïe ket debet kalz** : Je me rappelle avoir entendu dire qu'à Kerbrat on salait le beurre ma foi jusqu'à ce qu'il tombe dessus, comme ça on n'en mangeait pas beaucoup *(Plouïe)* ; **Neuhe vije sallet hag a vije lakeet war an douar ha vije lakeet da sallañ mad ha vije golôet ga un tamm pilhou bennaket hag a vije leusk(et) ar mod-se** : On le salait alors et le mettait sur le sol et à bien saler et on le couvrait de bouts de tissus et on le laissait comme ça *(Skrigneg)* ; **Eh beñ vije ket delc'het (ne)med an diw gosteenn ha vije sallet, vije laket ba penn-traoñ an ti ha vije laket ur machin-plous dindan hag ur liñsen ha vije laket ur c'houchad-holen neuhe** : Eh ben on ne gardait que les deux flancs et on salait, on mettait dans le bas de la maison et un machin de paille en dessous et un drap, on mettait alors une couche de sel *(Berrien)* ; **Matresse ma vije re sallet ! Ar bevin dape mïoc'h holen, med an heñi dru dape ket keme(n)t !** : Peut-être si elle était trop salée ! Le maigre s'imbibait de plus de sel, mais le gras pas autant ! *(Berrien)* ; **Ah ya ! Med neu'n lakes ar c'hig ba'r poujou-gwer, pé vije lah(et) ar pe-moc'h sallès ket 'naoñ na mann e-bed !** : Ah oui ! Mais alors tu mets la viande dans les pots en verre, lorsqu'on tuait le cochon tu ne le salais pas ni rien ! *(Kallag)* ; **Ya-ya-ya hag sallet, red da lakad un tamm holen barzh ha go(ude)-se vé poueset ha vé gwerzhet an amann, dre hanter-lur eint poueset toud !** : Oui-oui-oui et salé, il faut y mettre un peu de sel et ensuite on pèse et on vend le beurre, ils sont tous pesés à la demi-livre ! *(Plonee)* ; **P(a) vije lah(e)t ar pe-moc'h vije lak(et) (d)indan an daol, laket dow pe dri sac'h-temz, laket hor'n warnoñ war un tamm plous ha vije lesket en(e) da sallañ ha vije treig an dud war ar re-he ! Ah ! Pad pemzete, teir su(zhu)n…** : Lorsqu'on tuait le cochon on mettait sous la table, on mettait deux ou trois sacs d'engrais, on mettait du seul dessus sur un peu de paille et on laissait là saler, les gens avaient les pieds dessus ! Ah ! Pendant une quinzaine, trois semaines… *(Skrigneg)*

➢ **Sallañ (a)naoñ neus gwraet** : Il l'a bien arnaqué *(Plouïe)*

**SALLÉRES** [(s/z)a'leːrəz-s] : n.f. (pl. **-ed** [(s/z)ale'reːzəd-t]) ; Salière

**Lec'h oa ar salléres gwech-all** : Là où était la salière autrefois *(Poullaouen)*

**SALUD** ['sɑːlyd-t] [salyd-t] : [***salut*** 1499] n.m. ; Salut

**Salud dit paotr !** : Salut à toi mon gars ! *(Plouïe)* ; **Salud, kender !** : Salut, cousin ! *(Poullaouen)* ; **Salud doc'h hotow !** : Salut à vous deux ! *(Kleden)*

**SALUDIÑ** [sa'lyːdi] : [***saludaff*** 1499] vb. ; Saluer

**An otrou vije daw saludiñ (a)naoñ** : Il fallait saluer le monsieur *(An Uhelgoat)* ; **Me lar dit ar re-he vije saludet a'ha ! Ha' dennes da dok pa weles 'nê** : Je peux te dire qu'ils étaient salués ma foi ! Et tu ôtais ton chapeau lorsque tu les voyais *(Skrigneg)* ; **Ah beñ ! Daoust ha-hañw ?! 'Benn ar wich-all selli deus da hent ! Heb dit saludiñ an dud toud !** : Ah ben ! Est-ce que ?! La prochaine fois tu regarderas ton chemin ! Sans que tu sois à saluer tout le monde ! *(Skrigneg)*

**SAMM** [sãm] : [***sam*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['sãmu]) ; Charge / Fardeau

**SAMMAÑ** ['(z/s)ãmə] : [***samaff*** 1499] vb. ; Charger / Accabler (cf. **BÉC'HIAÑ**)

**Sell (e)ta houmañ, sammet é ba'r saw ahe** : Regarde-la, elle est accablée dans la montée là (voûtée comme si elle avait une charge sur le dos) *(Plouïe)*

- **(E)n-om sammañ** [nɔ̃m'zãmə] : Se remplir la panse ; **Ha grass dê da (e)n-om sammañ** : Une aubaine pour eux pour se remplir la panse *(An Uhelgoat)*

**SAMPILHERENN** [zãmpi'ʎɛːr(ə)n] : n.f. ; Serpillière (grosse toile pour emballer)

**Roüssoc'h é ar sampilher'nn 'vi(d) ar sac'h ludou-grich** : La serpillière est plus lâche que le sac d'engrais en toile épaisse *(Brennilis)* ; **Ha vise laket an dilhad ba'r sampilherenn ha douget !** : On mettait le linge dans la serpillière et on portait ! *(Brennilis)*

**SANA** ['sana] : n.m. ; Sanatorium

**Ar re-glañw oa ba'r sana d'ar mare-te** : Les malades étaient au sanatorium à cette époque *(An Uhelgoat)* ; **Ahe oa re-glañw hag oa ar sana oa dreñw ahe 'è !** : Il y avait là les malades et le sanatorium était aussi là-derrière *(Skrigneg)*

**SANKAÑ** ['zãŋkə] : [***sanca*** 1659] vb. ; Enfoncer

**A-drañw ar puñs oa ur pezh-mell men sanket un tamm ba'n douar** : Derrière le puits se trouvait une très grosse pierre un peu enfoncée dans le sol *(Lokmarïa)*

**SAÑS** [sã.s] : [***sans*** 1850] n.f. ; Sens

**Me(d) daw é diwoull, nompass mond re bell, na ba sañs e-bed !** : Mais il faut faire gaffe, ne pas aller trop loin, ni dans aucun sens ! *(Lannedern)*

**SAÑSEMAÑ** [sã'semə] : n.m. ; Insémination

**Daon koleet neus dèi, bet é bet warni, gwraet neus ur sañsemañ dèi** : Diable il l'a saillie, il est monté dessus, il l'a inséminée *(Plouïe)*

**SAÑSEMANT / SAÑSEAMANT** [sã'semən] [sãse'ãmən] : ad. ; Censément

**Sañseamant oa mouget, med chome ket mouget** : Il était censément à l'étouffé, mais il ne restait pas étouffé *(Skrigneg)* ; **Sañsemant tro pemzeg-kant lur oa sañset da veañ hom jeu ma-keres gad ar gwin ha toud** : Ça devait nous faire censément autour de quinze cents francs si tu préfères, avec le vin et tout *(Skrigneg)* ; **Pi(g)ur sañsemant vïemp punisset, pigur mamp kaoseet brezhoneg** : Puisque censément nous étions punis, puisque nous avions parlé breton *(Poullaouen)* ; **Ha Louis oa 'hond un tu bennaket-all hag a oa in bissiklèt da hond sañsemant d'ar bal un tu bennaket 'è, d'ar sadorn d'an noñs** : Et Louis allait dans une autre direction, il était en bicyclette pour aller censément au bal également dans une direction quelconque, le samedi soir *(Skrigneg)*

**SAÑSET** ['sãs(əd-t)] ['zãs(əd-t)] : [***sañset*** 1981] ad. : Paraît-il / Censé (-e) / Présumé (-e) / Supposé (-e) / Censément

**Sañset oah da roïñ 'n-dro ar pezh pis(e) bet** : Vous étiez censés redonner ce que vous aviez eu *(Sant-Wazheg)* ; **Daon ya ! Med me zo koshoc'h 'è, sañset on da hoûd !** : Dam oui ! Je suis plus âgée aussi, je suis censée savoir ! *(Skrigneg)* ; **Me(d) oa ket sañs(e)t da veañ lesket ar vugale d'o(be)r se !** : Mais on n'était pas censé laisser les enfants faire ça ! *(Skrigneg)* ; **An tad-moualc'h, sañset, a-raog é arri ar goañw, pé oa war beg ar wênn-bér, a gomañse kanañ** : Le merle mâle, avant l'arrivée de l'hiver, chantait paraît-il au sommet d'un poirier *(Mael-Karais)* ; **Ha red dê pa vegn o-dow assames, o-dow n'eint ket sañset d'o(be)r (ne)med un' !** : Et il leur faut quand ils sont tous les deux ensemble, tous les deux ne sont censés ne faire qu'un ! *(Plourac'h)* ; **Heñw oa sañset d'ond da Rennes ablam na ur boan ba e benn** : Il était censé aller à Rennes, car il avait une douleur à la tête *(Kolloreg)* ; **Sañset oa ket droad da iviñ, oa ket droad da gaoud gwin d'ar mare-te tamm e-bed** : Censément on n'avait le droit de boire, on n'avait pas le droit d'avoir de vin du tout à cette époque-là *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Med sañset vije neuhe...** : Mais alors on était censé... *(Plouïe)* ; **Ha sete oar sañset da bêo (a)nèi (iv)e (a-)benn vise deut Gouel-Mikêl** : Et donc on était censé la payer pour la Saint-Michel *(Sant-Wazheg)* ; **N'eer ket war an tu-eneb ma eer, normalamant é sañset da ve jerret** : Ce n'est pas dans le sens inverse que l'on va, normalement c'est censé être fermé *(Plourac'h)* ; **Sañset an hini nije ur gomz brezhoneg ba'h e leusson eh beñ vije tennet poeñchou digantoñ** : Celui qui avait un mot de breton dans sa leçon eh ben on était censé lui enlever des points *(Berrien)* ; **Heñw roud ! Wa(r) 'n hent, dre-lec'h oa sañs(et) ar re-m(añ) da basseo** : Il se mit en route ! Sur le chemin, par là où ceux-ci étaient censés passer *(Kleden)* ; **Neuhe oa sañset da gaoud ur lewr ha vije braw ar vugal(e) o hond d'o(be)r o Vask** : Alors on était censé avoir un livre et les enfants étaient beaux allant faire leur communion *(Skrigneg)* ; **Ah ! Sañset vé reud, med...** : Ah ! Il est censément raide, mais... *(Plouïe)* ; **Ar vrec'henn, ur vazh-koat, oa ga'r marc'hadour ba'n e zorn, sañset (e)vid heñchañ ar oetur** : Le marchand tenait à la main le bras, un bâton en bois, censément pour orienter la voiture *(An Uhelgoat)* ; **Med abowe meus kaoseet deus re-all hag a lar din oa sañset da veañ afichet da lared pegement** : Mais j'ai depuis parlé aux autres qui m'ont dit que c'était censé être affiché pour dire combien *(Skrigneg)* ; **Oh ! Mad é ! Oh ! Un(an) feus dé gondüiñ (a)han(ou)ss d'ar gêr ha neu'n me n'on ket sañset** ['zãsəd-t] **dé veviñ (a)han(ou)ss !** : Oh ! C'est bon ! Oh ! Tu en as un pour te conduire à la maison et alors je ne suis pas censé t'offrir le vivre et le couvert ! *(Ponvel)* ; **Ya, med ahe voa sañset ar mestr ha neuhe ar menec'h chom ba'n ti-se, ba'r prïoldi** : Oui, le maître était censé être là et alors les moines habitaient dans cette habitation, dans le prieuré *(Lennon)* ; **An dra-he zepanta deus an amzer zo da zond, ma vé ket skorn é engal, zo moien d'o(be)r sañset** : Ça dépend du temps à venir, s'il n'y a pas de gel c'est égal, on est

censé pouvoir faire *(Skrigneg)* ; **E(rr)i out en oad da hoûd ha n'ou(z)es ket se !? Lar vemp sañset da souetiñ blavezh mad !** : Tu es arrivé en âge de savoir et tu ne sais pas ça ?! Que nous sommes censés souhaiter la bonne année ! *(Skrigneg)* ; **Sañset oamp d(a) zond war hom his tro eizh eur... Sañset !** : Nous étions censés revenir aux alentours de huit heures... Censés ! *(Skrigneg)* ; **Heñ n'é keme(d) ur goges ! Heñ (e)ma i vri partoud ha pezh a oa sañset d(a) 'n-om okupiñ, neuhe ne ouïe mann e-bed !** : Ce n'est qu'un « koges » ! Il a le nez partout et ce dont il est censé s'occuper, alors il ne savait rien ! *(Skrigneg)*

- **Abretoc'h 'vid oa sañset** : Plus tôt que prévu ; **Neuhe vijes à klask kass 'naoñ kuit kwa ! Abretoc'h 'vi(d) oa sañset, me oar pet(r)a...** : Tu étais alors à chercher à le faire partir quoi ! Plus tôt que prévu, je ne sais quoi... *(Skrigneg)*

**SAÑSUBL** ['sɑ̃syb-p] : [***sañsibl*** XIXᵉ] ad. ; Grave / Important / Sensible

**N'é ket sañsubl** : Ce n'est pas important *(Skrigneg)* ; **Oh beñ ar c'heseg zo sañsubl hañ !** : Oh ben les chevaux sont sensibles hein ! *(Skrigneg)* ; **Ya, melchon ru ha heñ oa ket ken sañsubl** : Oui, du trèfle rouge, il n'était pas si important *(Skrigneg)* ; **Müoc'h sañsubl oa ur veuc'h 'vid oa ur jô !** : Une vache était plus sensible que ne l'était un cheval ! *(Kareis)* ; **Ma vefe alerjik c'hoazh deuh ar gwin, vefe ket ken sañsubl !** : Si encore il était allergique au vin, ce ne serait pas grave ! *(Skrigneg)* ; **Vegn bloñset hag abimont duzhtu, oh ! Ar pér zo sañsubl hañ !** : Elles sont meurtries et s'abîment de suite, oh ! Les poires sont sensibles hein ! *(Skrigneg)* ; **C'hwi zo kozh rantikou ganec'h ahe his-se ! Ahe zo tud kalz re sañsubl !** : Vous ne faites là que débiter de vieilles balivernes ! Il y a là des gens beaucoup trop sensibles ! *(Skrigneg)* ; **Divêd oan sevel c'hoazh, wichou zigouee neu'n, med engal é ! An dra-he oa ket sañsubl !** : J'étais encore tard à me lever, ça arrivait alors parfois, mais peu importe ! C'est pas grave ! *(Skrigneg)* ; **Daon ! Ahe vé plijadur ! Houzoh walc'h ha pudur gweliou zo ha plass zo ha n'é ket sañsubl !** : Diantre ! Là y a de l'animation ! Vous savez bien et puisqu'il y a des lits, de la place et que ce n'est pas grave ! *(Skrigneg)*

**SANT** ['zɑ̃n-t] : [***sant*** XVᵉ] n.m. (pl. **sent** ['zɛn-t]) ; Saint / Statue représentant un saint / **SANTES** ['zɑ̃ntəz-s] : [***sanctes*** 1576] n.f. (pl. **-ed** [zɑ̃n'te:zəd-t]) ; Sainte / Statue représentant une sainte

✗ *m. comp.* : ***hent-sant-jakes***

**Sent oa war an dro d'an nor d'ar mare-se** : Il y avait à cette époque des saints sur le tour de la porte *(An Uhelgoat)* ; **Pugur 'h ee ar c'hleier da Rom, vije red mouchañ ar sent neuhe** : Puisque les cloches allaient à Rome, il fallait alors voiler les saints *(Skrigneg)* ; **Me(d) an dra-he oa hag mouchet ar sent war-zigare oa aet ar c'hleier da Rom** : Mais il y avait ça et on voilait les saints sous prétexte que les cloches étaient parties à Rome *(Skrigneg)* ; **An dra-he vije gwraet a'ha ! Ga Pask dalc'h-mad, ya, mouchet toud ar sent ba'h amzer-Vask !** : Ma foi on le faisait ! Toujours à Pâques, oui, tous les saints voilés au temps pascal ! *(Skrigneg)* ; **Ha neu'n pé vise ar fleur 'tond ba'r spern-du ! Neu'n vise yin ! Petramed pé vise mouchet ar sent !** : Et alors lorsque les prunelliers devenaient en fleur ! Alors il faisait froid ! Ou-bien lorsqu'on voilait les saints ! *(Lokarn)* ; **Me(d) ar sent vije mouchet blame(d) oa krussifiet Jesus, sell oa maro, sell oa sañset da veañ mouchet, da zusken da veañ in kañw** : Mais on voilait les saints parce que Jésus fut crucifié, il était donc mort, c'était donc censé être voilé, pour faire paraître en deuil *(Skrigneg)*

- **Sant-Aogustin oa am(añ) ba'n traoñ, vïe kass(et) tammou traou dèoñ 'vid ar loned** : Saint Augustin se trouvait ici en contrebas, on lui apportait des petites choses pour (obtenir des faveurs pour) les animaux *(Laz)*
- **Sant-Herbod** : Saint-Herbot ; **Sant-Herbod zo ur sant kozh bannag hag oa-hañw aet da jom da Berrien** : Saint-Herbot est un vieux saint qui partit habiter Berrien *(Landelo)*
- **Sant-Per** : Saint-Pierre
- **Sant tud** : Braves gens ; **Ah ma sant tud, n'oc'h ket re skuizh ??** : Ah mes braves gens, vous n'êtes pas trop fatigués ?? *(Landelo)*
- **Sant-Yann** : Saint-Jean ; **Yao ! N'ouz's ket pet(r)a vé laret ? Aet, aet oa da Sant-Yann ar Lapoussed !** : Si ! Tu ne sais pas ce qu'on dit ? Il est parti à Saint-Jean les Oiseaux ! (hum. Mort) *(Plouïe)*
- **Santes-Anna** [***santes Anna*** 1877] : Sainte-Anne ; **Kàer na i vamm mond da Santes-Anna d'ampech anaoñ d'ond ganti !** : Sa mère avait beau aller (prier) à Sainte-Anne pour l'empêcher d'aller avec elle ! *(Skrigneg)* ; **Mond a ree da Santes-Anna, da bidiñ Santes-Anna, mond a ree war benn hi dowlin** : Elle allait à Sainte-Anne, pour prier Sainte-Anne, elle se mettait à genoux *(Skrigneg)*
- **Santes-Katell** [***sanctes Cathell*** 1576] : Sainte-Catherine

**SANTAÑ / SANTED** ['zɑ̃ntə(d)] ['sɑ̃ntə] ['zɛ̃ntə] : [***santaff*** 1499] vb. ; Sentir

**Santet vé un afenn ahe** : Là on sent une odeur *(Pleiben)* ; **Ne sante ket poan ar re-ell** : Elle ne sentait pas la douleur des autres *(Ponvel)* ; **Ha heñw sante c'hwezh vad** : Et il sentait une bonne odeur *(Sant-Wazheg)* ; **Oh nann ! Nagn ket 'n aer da santed...** : Oh non ! Ils n'avaient pas l'air de sentir... *(Skrigneg)* ; **Santañ ret 'nèoñ d'a-bell ? Daw din skarzh(añ) 'nèoñ !** : Vous le sentez de loin ? Il faut que je le vide ! *(Laz)* ; **Hag na ket santet mann e-bed ken na gwel(et) ar gwad !** : Il n'avait rien senti jusqu'à ce qu'il voit le sang ! *(An Uhelgoat)* ; **Sant a reent an tress a-walc'h med yeent ket gwal vounnus pegur voa re leun o gov oa** : Ils sentaient assez bien la trace mais n'avançaient pas très vite car leur ventre était trop plein *(Plonee)* ; **Red é dit (e)n-om lakad ba kroc'hen peb den, red é dit sent(iñ) peb den** : Tu dois te mettre dans la peau de chaque personne, tu dois sentir chaque personne *(Plourac'h)* ; **Sant a ree lar ee gwelloc'h, teue nerzh dèoñ !** : Il sentait qu'il allait mieux, il reprenait des forces ! *(Lokered)* ; **Den e-bed 'n-im sante ba'r viser, pugur tou'n dud oa ar mo(d)-se !** : Personne ne se sentait dans la misère, puisque tout le monde était comme ça ! *(Lannedern)* ; **Ha pass mond brusk 'è, ma flas(tr) un', ar *venin* goud(e)-se, ar re-h(e) sant mad toud, ar re-h(e) teuo toud war ho korr(e) !** : Et ne pas agir brusquement non-plus, si une est écrasée, ensuite le venin, elles sentent tout bien, elles viendront toutes sur vous *(Laz)* ; **Soubenn rous(e)t... Oh ! An dra-he vïe mad ! Ha c'hwezh vad 'ta ! Oh nondidïe ! Deus kant metr santer ar c'hwezh**

**deus houzh !** : La soupe à l'ognon… Oh ! C'était bon ! Et une bonne odeur ! Oh nom de Dieu ! On la sentait à cent mètres *(Kolloreg)* ; **Ha kustum vij(e) an dud da eviñ, sete an hin(i) zo kustum deuh an dra ha na sant ket kin** : Et les gens avaient l'habitude de boire, donc celui qui a l'habitude ne sent plus *(Skrigneg)* ; **Ya, kar ur veuc'h, ma 'h ee ba-lec'h zo bouilhenn, ma santè 'n dra-s(e) 'hond barzh, tàè dreñw** : Oui, car une vache, si elle allait là où il y a une fondrière, si elle sentait ça entrer, elle reculait *(Kleden)* ; **Med an dra-he oa mad (me)mes-tra, pugur santet vise karante, karante ho mamm hag ho tad memes, kem(e)nt 'vel vé gwraet bremañ ha matresse mignoc'h…** : Mais c'était quand-même bien, puisqu'on ressentait même l'amour, l'amour de votre mère et de votre père, autant que nos jours et peut-être plus *(Lannedern)*

- **(E)n-om santiñ aes** : Se sentir à l'aise ; **Ah gast amañ momp (e)vel ba'r yêr, amañ (e)n-om sentomp aes !** : Ah putain ici nous somme comme à la maison, ici nous nous sentons à l'aise ! *(Plourac'h)*
- **Santañ *udb.* passeal** : fig. Sentir *qqchose* passer ; **Hag ar vinell oa ba he vri deja ha me ma tap (a)nèi ba kostenn ma rèr ha beñ moa santet (a)nèi passeal hañ** : Et elle avait déjà la muselière au nez et je me la suis prise sur le côté de mon cul eh ben je l'avais sentie passer hein *(Ponvel)*

**SANTEL** ['zɑ̃ntəl] : [***santel*** XVI^e] ad. ; Saint (-e) / Pieux (-se)

**Ar vamm oa ur plac'h santel-tre** : La mère était une femme très pieuse *(An Uhelgoat)*

- **Dond dre vertu ar Spered Santel** : Venir (au monde) par la force du Saint Esprit (sans père) ; **Oh ! Ma vaotrig-powr ! Hezh so deut dre vertu ar Spered Santel** : Oh ! Mon pauvre petit ! Il est venu (au monde) par la force du Saint Esprit *(Plouïe)*

**SANTIMETR** [sɑ̃ntimɛtʳ] : [***sañtimetr*** 1992] n.m. (pl. **-ou** [sɑ̃nti'mɛtʳu]) ; Centimètre

**Oh (e)tre ugent pe dregont santimetr, meus ket bet musulet heñi e-bed gwech e-bed** : Oh entre vingt et trente centimètres, je n'en ai jamais mesuré aucun *(Plouïe)* ; **Ya, memes mein-do deus Lokireg, meus ur poltred ahe hag a ree pemp santimetr !** : Oui, même les ardoises de Loquerec, j'ai une photo là et elles faisaient cinq centimètres ! *(Skrigneg)* ; **Ar men-se ree matrehe pemzeg santimetr peu-prè tewdes, an dra-he v(o)a gwraet ga'r mañsoner** : Cette pierre-là faisait peut-être quinze centimètres à peu près d'épaisseur, c'était fait par un maçon *(Pleiben)*

**SAÑVED** ['zɑ̃ːvəd-t] : [***sauant*** 1576] ad. ; Instruit (-e) / Savant (-e) (cf. **SAVANT**)

**SAÑWON** ['(z/s)ɑ̃wən] : [***soauon*** 1499] n.m. ; (du) Savon

**Un tammig sañwon hag ur pezh rasouer bras** : Un peu de savon et un énorme rasoir *(An Uhelgoat)* ; **Houmañ us ar sañwon, houmañ so pad an de 'kannañ** : Elle use le savon, elle est toute la journée à laver (le linge) *(Skrigneg)* ; **Doujiñ war ar sañwon, pass lakad kalz a sañwon !** : Ménager sur le savon, ne pas mettre beaucoup de savon ! *(Skrigneg)* ; **Surtoud pad ar bres(e)l pé vïe ket ka(v)et sañwon kin !** : Surtout pendant la guerre lorsqu'on ne trouvait plus de savon ! *(Plonee)* ; **Ha mamm-gozh a ràe sañwon dèi da welc'h(iñ) hi dilhad** : Et grand-mère lui donnait du savon (à elle) pour qu'elle lave son linge *(Skrigneg)* ; **Gou(de)-se ga pet(r)a vïe gwraet sañwon ? Beñ gast ! Ga soaw !** : Ensuite avec quoi faisait-on du savon ? Ben putain ! Avec du suif ! *(Plonee)* ; **Ha wichou gleemp trous, 'h ee ar sañwon ganemp da c'hoa(r)i ha' vij(e) ket ka(ve)t !** : Et parfois nous entendions gueuler, nous prenions le savon pour jouer et on ne le trouvait pas ! *(Skrigneg)* ; **Gwich-all vij(e) ket ka(ve)t sañwon ha vije gwraet sañwon ga eskern pe-moc'h ha soud kostik, vije laket hezh da virviñ hag a vije gwraet sañwon ga hezh !** : Autrefois on ne trouvait pas de savon et on faisait du savon avec des os de porcs et de la soude caustique, on le faisait bouillir et on en faisait du savon ! *(Skrigneg)* ; **Ah me 'ha ! Zo 'hond da 'n-on welc'hiñ amañ ha da ziviskiñ ma dilhad hag a'h an-me da gannañ 'nê, pugur te zo sañwon ganes** : Ah moi ma foi ! Je vais aller me laver ici, ôter mes vêtements et je vais aller les laver, puisque tu as du savon *(Skrigneg)* ; **Me meus gwel(et) mé mamm 'h o(be)r sañwon, pé vïe laet ar pi-moc'h, ga an druon(i), ar lard, vïe ket implijet re ha vïe gwraet sañwon gantoñ !** : J'ai vu ma mère faire du savon, lorsqu'on tuait le cochon, avec la graisse, le gras, on n'utilisait pas beaucoup et on en faisait du savon ! *(Plonee)*

- **Dour-sañwon** : (de l') Eau savonneuse ; **Damaig me 'h a d'o(be)r dour-sañwon dit !** : Tout à l'heure je vais te faire de l'eau savonneuse ! *(Skrigneg)* ; **Ha lod so ahe, ar vugale, àh o(be)r ga dour-sañwon** : Et certains font là, les enfants, avec de l'eau savonneuse *(Skrigneg)* ; **Ni yee da dal-kichenn ar stêr ga mé mamm hag vïe dour-sañwon** : Nous allions à côté de la rivière avec maman et il y avait de l'eau savonneuse *(Plonee)* ; **An dra-he vije gwraet, vije laket dour-sañwon barzh hag a teue *des bulles* maes goude deuh ar bistolenn ha vije plijadur, houzoh walc'h** : On faisait ça, on y mettait de l'eau savonneuse et après des bulles sortaient de la sarbacane, on avait du plaisir, vous savez bien *(Skrigneg)*
- **Sañwon-Marseille** : Savon de Marseille ; **Lessiv ha neuhe sañwon-Marseille p(e)tram sañwon bras !** : De la lessive et alors du savon de Marseille ou bien du gros savon ! *(Kolloreg)*
- **User-sañwon** : Personne usant le savon ; **Un user-sañwon** : Une personne usant le savon *(Skrigneg)*

**SAONENN** ['zɑ̃wnən] : [***sañnenn*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [zɑ̃w'nɛnu]) ; Val (cf. **GWANTENN**)

**Gwantennou ha saonennou** : Des vallons et des vals *(Poullaouen)*

**SAOS** [(s/z)ɔːz-s] : [***saux*** 1380] ad. ; Bègue

✗ *syn.* : ***besteod*** ; & *cf.* : ***peteiañ***

**Hemañ zo saos** : Il est bègue *(Berrien)* ; **N'é ket saos oa 'e ?** : Il n'était pas bègue non-plus ? *(Skrigneg)* ; **Dre ma oa saos vije sterd daoñ ober e varc'hajou pé 'h ee d'ar foariou** : Du fait qu'il était bègue c'était dur pour lui de faire ses marchés lorsqu'il allait aux foires *(An Uhelgoat)*

**SAOSAÑ** ['zɔ:zə] : [***saoza(ñ)*** 1927] vb. ; Zozoter

**Neubeud komjou kuit da saosañ** : Quelques mots afin d'éviter de zozoter *(Poullaouen)*

**SAOSILHAÑ** [zo'ziʎə] : vb. ; Zézayer

**Marc'ha(r)id saosilhe mat** : Marguerite zézayait pas mal *(Poullaouen)*

**SAOSS** [soz-s] : [***sauçc*** 1633] n.m. (pl. **-ou** ['sosu]) ; Sauce

**Med matresse divêtoc'h mod-se a teuy traou ba'r saoss** : Mais peut-être plus tard de cette façon on réalimentera la conversation (m-à-m : ... viendra des choses dans la sauce) *(Plouïe)*

➢ **Lip(ad) ar saoss** : Faire faillite ; **Lipet é ar saoss gantoñ** : Il a fait faillite *(Plouïe)*

**SAOSSISSON** [so'sisɔ̃n] : n.m. (pl. **-iou** [sosi'sɔ̃nju]) ; (du) Saucisson

✗ *cf.* : ***silzig***

**Kourailhou ar pe-moc'h, an dra-he vije laket ba'h ar pate pe ba ar saossisson !** : La fressure du cochon, on mettait ça dans le pâté ou dans le saucisson ! *(Skrigneg)* ; **Kannet vije ar bouellou, gwraet vije anduilhenn, saossisson ha silzig, pep-heñi a ree 'vel nije c'hoant 'è, me(d) vij(e) ket chetet sort e-be(d) !** : On lavait les boyaux, on faisait de l'andouille, du saucisson et des saucisses, chacun faisait aussi comme il avait envie, mais on ne jetait rien du tout ! *(Berrien)*

**SAOTREO** [so'trew] : [***sautraff*** 1464] vb. ; Renverser (d'un récipient) / Déverser involontairement (d'un récipient) (cf. **STREIAÑ**)

**Saotreet é ar laezh, un taol-troad ga'r veuc'h** : Le lait est renversé par un coup de pied de la vache *(Plouïe)* ; **Pilet ar garrigell ha saotreet ar patates** : La brouette est renversée et les patates déversées *(Plouïe)*

**SAOUT** & **SAOUTEIER** : cf. **BEUC'H**

**SAPIN** ['sapin] : [***sapin*** 1744] coll. ; Sapin(s)

**Oh ! Ga koat gwenn, ur sapin ma'hat !** : Oh ! Avec du bois blanc, probablement un sapin ! *(Skrigneg)* ; **Ar bla-se oa bet terrubl ! Ar bodou 'vel traou ha pladet toud ar sapin ha'n traou !** : Cette année-là fut terrible ! Les branches comme des trucs et tous les sapins et autres affaissés ! *(Lokarn)* ; **Hag ar pin, ar sapin d'o(be)r ar charpant ha d'ober tïer ha vïent kass(e)t d'ar sirïou !** : Et le pin, le sapin pour faire la charpente et pour faire des maisons, on les envoyait aux scieries ! *(An Uhelgoat)*

**SARMON / SERMON** ['(s/z)armɔ̃n] ['(s/z)ɛrmən] : [***sermon*** XVI[e]] n.m. (pl. **-iou** [sar'mɔ̃nju] [sɛr'mɔ̃nju]) ; Sermon

**Ha gwraet demp un tamm sarmon** : Et il nous fît un petit sermon *(An Uhelgoat)*

➢ **Kador-sarmon** : Chaire à prêcher

**SARO** ['sɑːro] : [***saro*** 1992] n.m. (pl. **-iou** [sa'roju]) ; Blouse / Sarrau

**Ur saro neve** : Un nouveau sarrau *(Berrien)* ; **Ya, ur saro distrouilh** : Oui, un sarrau insalissable *(Skrigneg)* ; **Ha toud an dud vije saroiou gate** : Et tout le monde portait des sarraus *(Skrigneg)* ; **Ar re-yowank a lakee ur saro brizh neuhe** : Les jeunes mettaient alors un sarrau marqueté *(Skrigneg)* ; **Ar re-gozh a lake ur saro brizh, oa distrouilh ! Oa fleurissed pe barrenned, mesked** : Les anciennes mettaient un sarrau marqueté, c'était pas salissant ! C'était fleuri ou rayé, mêlé *(Skrigneg)* ; **Gwich-all, pugur vije o saroiou du ga an dud, sell an dra-he vïe lous dizhtu !** : Autrefois, puisque les gens portaient les sarraus noirs, c'étaient donc sales de suite ! *(Skrigneg)* ; **N'eus ket arc'hant, emm so (a)nê d'o(be)r an dra-mañ pe un dra-all sete ho ket saro neve c'hoazh, daw 'o dit go(r)tos !** : Il n'y a pas d'argent, on en a besoin pour faire ci ou pour faire ça donc tu n'auras pas encore de blouse neuve, il te faudra attendre *(Skrigneg)* ; **Ha surtoud oa gwisket in du ! Ga ur l(o)erou du hag ur saro du vije gati 'ha !** : Et surtout elle était vêtue en noir ! Une paire de bas noirs et un sarrau noir qu'elle portait ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Med ma mamm vije ga ur saro du ! Saroiou du hag ur boutou *la claque* metramant ur boutou-koat** : Mas ma mère portait un sarrau noir ! Des sarraus noirs et une paire de claques ou-bien une paire de sabots de bois *(Skrigneg)* ; **Laket meus ma saro brizh fenoñs, distrouilh é an dra-he da labourad ! Plass lakad un' sklêr** : J'ai mis mon sarrau marqueté aujourd'hui, ce n'est pas salissant pour travailler ! À la place de mettre un clair *(Skrigneg)* ; **Pedur ma saroiou ros-ros ahe, p(a) oan ba'h ar vagajin vije red d'an nén beañ pentet 'è !** : Puisque j'avais des sarraus très roses là, lorsque j'étais au magasin il fallait aussi que l'on soit apprêté ! *(Skrigneg)*

**SASSUNAÑ** [sa'sy:nə] : [***saçzuna*** 1732] vb. ; Assaisonner / Relever

**Soubenn sassunet mat** : De la soupe bien relevée *(Poullaouen)*

**SAVADENN** [sa'vɑ:dən] : [***savadenn*** 1923] n.f. (pl. **-ou** [sava'dɛnu]) ; Construction / Moyette

**Goude-se vise gwraet 'e savadennou war ar park (e)vid lakad c'hwec'h, seizh, da lak anê da sec'hañ** : Ensuite on faisait aussi des moyettes dans le champ pour mettre six, sept, pour les mettre à sécher *(Berrien)*

**SAVANT / SAÑVED** ['zɑ̃:vəd-t] : [***sauant*** 1576] ad. ; Instruit (-e) / Savant (-e)

✗ *syn.* : ***disked, galloudus***

**Beñ sell ! Houmañ zo sañved a-walc'h !** : Ben tiens ! Elle est assez instruite ! *(Skrigneg)*

- **Aet sañved** : Devenu (-e) savant (-e) ; **Me(d) ! Aet é sañved – Ya-ya, aet é sañved !** : Mais ! Il est devenu savant – Oui-oui, il est devenu savant ! *(Skrigneg)*
- **Aet sañved-mat** : Devenu (-e) très savant (-e) ; **Oh ! Te oar kalz a draou, te zo aet sañved-mat !** : Oh ! Toi tu sais plein de choses, tu es devenu très savant ! *(Skrigneg)* ; **Eh ! Hemañ, 'vi(d) an oad eh é, zo aet sañved-mat hañ !** : Eh ! Lui, pour l'âge qu'il a, il est devenu très savant hein ! *(Skrigneg)*

**SAVANTED** [sa'vɑ̃ntəd-t] : ad. ; Savant (-e) (cf. **DISKED**)

**Ha ni oa an hanter mïoc'h savanted (e)vi(d) ar re-he !** : Et nous nous étions bien plus savants que ceux-là ! *(Skrigneg)*

**SAVANTENN** [(s/z)a'vɑ̃ntən] : [cf. ***sauant*** 1557] n.f. (pl. **-ou** [(s/z)avɑ̃n'tɛnu]) ; péj. Pédant

**Paotred finnoc'h 'vi(d) ar re-all, ar savantennou, ar re-he oar pet(r)a zo ba rèr ar yar a-raog né dôet !** : Des gars plus futés que les autres, les pédants, ils savent ce qu'il y a au cul de la poule avant qu'elle n'ait pondue ! *(Plouïe)*

**SAVELLAÑ** [za'vɛlə] : vb. ; Lever (des gerbes)

**Laron dit zo bet kejimant revinet an dud ga'n dra-he, pa ziwane an ed ba'r parkeier ha mem d'an ampoent-s(e) vije chomet an ed ba'r parkeier, chomet savellet e vijent, bremañ vé ket kin 'e** : Je te dis que les gens furent quasiment ruinés par ça, lorsque le blé sortait de terre dans les champs et même à ce moment-là le blé restait dans les champs, ils restaient levés en gerbes, maintenant il n'y en a plus *(Berrien)*

**SAVELLENN** [za'vɛlən] : n.f. ; Faisceau / Levée (de gerbes)

**Ya hag ar re-he chome mad, med ar re chome ba'r savellenn, neuhe 'r re-he dape dour toud** : Oui et ils restaient bien, mais ceux qui restaient en gerbe, alors ils prenaient tous l'eau *(Berrien)* ; **Hemañ oa ar c'houfr hag a deus ar c'houfr neu'n oa un daol ha houzh tàè ar mo(d)-s(e) 'ta ! Ha am(añ) vis(e) an dud ha lakègn ar savellenn, heñi-ha-heñi oagn hag e lakègn 'nê war 'r c'houfr** : C'était la batteuse, il y avait alors une table contre la batteuse et elle venait comme ça, tiens ! Et les gens étaient ici et mettaient le faisceau, ils étaient un par un et ils les mettaient sur le coffre à battre *(Karais)*

**SAVER** ['(z/s)ɑːvər] : [***saver*** 1927] n.m. (pl. **-ien** [(s/z)a'vɛrjən]) ; Bâtisseur / Constructeur / Éleveur / Monteur

**Mestrou saverien** : Des maîtres bâtisseurs *(An Uhelgoat)*

**SAVETEER** [(s/z)ave'teːər] : [***saveteër*** 1732] n.m. (pl. **-ien** [(s/z)avete'ɛrjən]) ; Sauveur / Sauveteur

**Aet oan da wel ma saveteer** : J'étais allé voir mon sauveur *(An Uhelgoat)*

**SAVETEIÑ** [save'tej] : [***saueteiff*** 1632] vb. ; Sauver (cf. **SOVETAAD**)

**Daw voa dèoñ 'n-im riskañ da ve saveteet ur mod bennag c'hoa(zh), pugur voa tap(et)-fall ene** : Il fallait encore qu'il se risque à faire quelque chose pour sauver sa peau, car là il était mal barré *(Plonee)* ; **Ah, bremañ (e)momp saveteet** : Ah, maintenant nous sommes sauvés *(Plonee)*

**SAV-HEOL / SA-HIOL** [sav'ɛɔl] [za-hjoːl] : n. ; Lever du soleil / Soleil levant / Est

**SAW** [zaw] [zɑː] : [vx. br. ***sab*** ; ***saff*** 1557] n.m. ; Debout / Montée

**Ur saw deil** : Un petit tas de fumier (éparpillé sur le champ) *(An Uhelgoat)* ; **Da zelc'hen 'nèi 'n hi saw oa** : C'était pour la faire tenir debout *(Skrigneg)* ; **Sell (e)ta houmañ, sammet é ba'r saw ahe** : Regarde-la, elle est accablée dans la montée là (voûtée comme si elle avait une charge sur le dos) *(Plouïe)* ; **Ar c'hantonierien vije alïessoc'h en o saw 'vid pleget** : Les cantonniers étaient plus souvent redressés que pliés *(Skrigneg)* ; **Pa feus disket mond e bissiklèt, pé oas komañset da zond da saw warni oas kontant deja** : Lorsque tu as appris à monter à bicyclette, quand tu as commencé à tenir debout dessus tu étais déjà content *(Plourac'h)* ; **Sete voa un' 'n saw o hond da gleo (a)nê, sonnet 'e** : Donc un se leva venant de les entendre, également redressé *(Plonee)* ; **Med ar chapel zo 'n hi saw hag an dra-he zo restituet bremañ neuhe d'ar vro 'è !** : Mais la chapelle est debout, c'est alors maintenant aussi restitué au pays *(Skrigneg)*

- **Chom (ba / en) e saw** : Rester debout / Tenir debout ; **Chomet é-i ba hi saw !** : Elle est restée debout ! *(Laz)* ; **Blam(e)d daoñ da chom 'n i saw !** : Afin qu'il tienne debout ! *(Skrigneg)* ; **Gwrè bras ! Neuhe chomi 'n i saw da-hun !** : Montre comment tu es grande ! Tu tiendras alors debout toute seule ! *(Skrigneg)* ; **Kenkoulz é dit aseo, n'é ket chom da saw ahe** : C'est aussi bien pour toi de t'asseoir que de rester debout *(Plouïe)* ; **Ken noa bec'h an dud da chom en o sa ba'r vered kozh** : Tant et si bien que les gens avaient des difficultés à rester debout dans le vieux cimetière *(Kergrist)* ; **Ma-hun meus c'hoant lar jomo ar brezhoneg 'n e saw c'hoazh** : Moi-même j'ai envie que le breton reste encore debout *(Plouïe)*
- **Delc'hen ar gaos en hi saw** : Faire tenir la conversation ; **Mo(d)-se, 'vel vé lar(e)t, vé delc'h(et) ar gaos 'n hi saw !** : C'est comme ça, comme on dit, qu'on faisait tenir la conversation ! *(Skrigneg)*
- **Delc'hen *ub.* 'n e saw** : Faire tenir *qqn.* Debout ; **Oa braw dalc'h 'nê ba o saw** : C'était facile de les faire tenir debout *(Laz)* ; **O(ber) kasellig, un' peb tu daoñ da zelc'hen 'naoñ 'n i saw blam daoñ pass koueo !** : Soutenir pour marcher, un de chaque côté pour le faire tenir debout afin qu'il ne tombe pas ! *(Skrigneg)*

- **Saw-kalon** : Haut le cœur ; **Ur saw-kalon, kement doñjer a ra din** : Un haut le cœur, ça me procure tant de dégoût *(Poullaouen)*
- **Saw-kein** : Répit / Pause (en se redressant) ; **Neuhe vije gwraet ur saw-kein** : Alors on faisait une pause *(An Uhelgoat)*
- **Sevel en e saw** : Se mettre debout ; **Hañw saw en e saw** : Il se mit debout *(An Uhelgoat)* ; **Hemañ oa savet en e saw** : Il se mit debout *(An Uhelgoat)*
- ***udb.* ha na jom ket e saw** : *qqchose* qui ne tient pas debout (& fig.) ; **Traou joment ket o saw !** : Des trucs qui ne tenaient pas debout ! *(Brennilis)*
- **Ur sac'h gollo jom ket saw** : Un sac vide ne tient pas debout (c-à-d. il ne faut pas rester le ventre vide) **Oa ket voien d'ur sac'h gollo jom ket saw !** : Ce n'était pas possible, un sac vide ne tient pas debout ! *(Sant-Wazheg)*
- **War-saw !** : Debout ! ; **Divun 'ta ! War-zaw !** : Réveille-toi ! Debout ! *(Lokmarïa)*

**-SE / -HE / -TE** [se] [ze] [he] [te] : [vx. br. ***se***] particule déclarative ; Ce(tte) ...-là

**Deg kwech neubeutoc'h zo bremañ (e)vid oa d'ar mare-te** : Il y en a actuellement dix fois moins qu'à cette époque-là *(Plouïe)* ; **An erc'hent vïe ba'r re-he** : C'est avec elles qu'on se faisait de l'argent *(Plouïe)* ; **Moien zo din d'esplik doc'h petra meus bet klêt war-boues ar sort traou-te** : J'ai la possibilité de vous expliquer ce que j'ai entendu au sujet de ce genre de chose-là *(Landelo)* ; **Ha neuhe vise laret deus an den-te** : On disait donc de cet homme-là *(Plouïe)* ; **Ya gast ! Me(d) (a-)benn-neuhe vise ket kalz deus ar reñ-se hañ !** : Oui putain ! Mais pour-lors il n'y en avait pas beaucoup hein ! *(Plouïe)*

- **Ar sort-se** ['sɔ.rsə] : Des gens comme ça ; **Ale bon ! Pe-lec'h 'h i d(a) zelc'hen dou(a)r ga'r sor(t)-se !?** : Allez bon ! Où est-ce que tu iras tenir une ferme avec des gens comme ça !? *(Skrigneg)*
- **Ken a-bred-se** : Si tôt (que ça) ; **Ped eur é ? – C'hwec'h eur hanter – Ken a-bred-se ?!** : Quelle heure est-il ? – Six heures et demie – Si tôt que ça ?! *(Skrigneg)* ; **Setu ma zad oa aet da di ur c'hamalad daoñ deuh ar mintin hag i gamalad oa soueet gwel 'naoñ 'n-om gaoud ken a-bred-se** : Mon père était donc allé chez un ami à lui le matin et son ami fût étonné de le voir arriver si tôt que ça *(Skrigneg)*
- **Ken aes-te** : Si facile (que ça) ; **Pé y(a)-hègn d'essêiñ re alïes 'nê welont a-walc'h la n'é ket ken aes-te d'ober** : Lorsqu'ils les essaient trop souvent, ils voient bien que ce n'est pas si facile à faire *(Lannedern)*
- **Ken braw-se** [ken'brawze] : Si beau (que ça) / fig. Si rose ; **Ya, med oa ket bet ken braw-se** : Oui, mais tout ne fut pas si rose *(Kalaner)*
- **Ken mad-se** : Si bien (que ça) ; **N'ouzon ket ken mad-se petra é ar gwellañ d'ober** : Je ne sais pas si bien que ça qu'est-ce qui est le mieux à faire *(Lannedern)*
- **Ken vall-te** : Si mal (que ça) ; **(Me)mes-tra oa ket ken vall-te !** : Ce n'était quand-même pas si mal ! *(Brennilis)* ; **Ma (e)moun barzh un avïon 'ha n'oun ket ken vall-te !** : Si je suis dans un avion ma foi je ne suis pas si nulle que ça ! *(Skrigneg)*

**SE** [se:] [ze:] : [vx. br. ***se***] pron. dém. ; Ça

✗ *syn.* : ***an dra-he***

**Ah ! Red oa o(be)r se !** : Ah ! Il fallait faire ça ! *(Skrigneg)* ; **Se vé staget deuh ar c'harr** : On attache ça à la charrette *(Skrigneg)* ; **Se** [ze] **glea boud gwir !** : Ça doit être vrai ! *(Kergrist)* ; **Med ma mis(e) gouïet se, ma'hat ma derc'het ar valc'h doc'h** : Mais si j'avais su ça, j'aurais probablement conservé la faux pour toi *(Kleden)* ; **Med memes-tra Jakes ! Peus ket gwraet se ga ma mamm (a)han(o)h ?!** : Mais quand-même Jaques ! Tu n'as pas fait ça avec ma mère ?! *(Sant-Hern)* ; **Ah ! Se ouïon ket...** : Ah ! Ça je ne sais pas... *(Lokarn)* ; **Laret vis(e) se** : On disait ça *(Poullaouen)*

- **Ablam da se** : Pour autant ; **Bremañ vé ket paket ar vugale kin ha vent ket kamm blam(e)d da se...** : De nos jours on n'emmaillote plus les enfants et ils ne sont pas boiteux pour autant *(Skrigneg)*
- **Dre-se** [dre'ze:] : Par conséquent ; **Krog oan d'en-om veskañ ga muoc'h ga'n dud ha dre-se oan (e)n-om ga(v)et da (e)n-om okupiñ deus politik goude** : Je commençais à me mélanger à plus de gens et par conséquent je m'étais retrouvé ensuite à m'occuper de politique *(Kalaner)*
- **Se zo komprenet** : C'est compréhensible ; **Ar c'han n'é ket memes-mod kin ! Med se zo komprenet mougour an dud alïes reegn keme(d) rus(al) o zreid** : Le chant n'est plus pareil ! Mais c'est compréhensible puisque souvent les gens ne font que traîner leurs pieds *(Plourac'h)*
- **Se zo ur bern !** : C'est énorme ! ; **Ba'r mar(e)-se, 'viton pemp war'n-ugent devezh-arad, se oa ur bern !** : À cette époque, pour moi vingt-cinq demi-hectares (12,5 h.), c'était énorme ! *(Pluskelleg)*
- **Tost da se** : Pratiquement ; **Wei ! Ur serten oad, matrehen pemp pe c'hwec'h la ha tr(i)-ugent deja pe tost da se** : Oh là là ! Un certain âge, peut-être soixante-cinq soixante-six ans déjà ou pratiquement *(Plourac'h)*

**SÈ / SÈD** ['sɛ] : [vx. br. ***isi*** ; ***ched*** 1557] ad. (excl.) ; Voici / Voilà

**Ka(ss) 'naoñ ganoc'h sè !** : Emporte-le tiens ! *(Kleden)* ; **Med ar re-he zo marw toud sè !** : Mais voilà ils sont tous morts ! *(Berrien)* ; **Ha sè ! 'Vid konto dac'h neu'n** : Et voilà ! Pour vous raconter alors *(Ponvel)* ; **Err(o) ar c'harrad ba 'n dou(a)r d(a)-veked ar moell sè** : La charretée est donc arrivée dans la terre jusqu'à l'axe *(Speied)* ; **Sè tamm da damm a'h ees war-raog** : Et donc petit-à-petit tu vas de l'avant *(Plourac'h)* ; **Ha goud(e)-se voa rôet an hanter deuh ar ferm domp amañ ha sè ahe neump komañset neu'n** : Et ensuite on nous donnait ici la moitié de la ferme et donc alors nous commencions *(Sant-Wazheg)* ; **Sè 'h ee ur valz gante hag un treñch ha pezh a oa sañset 'è** : Ils emportaient donc une faucille, une houe et également ce qui était censé y avoir *(Skrigneg)* ; **Me voa ga ma velo ha sè (e)vid dond d'ar gêr, nin oa deuet hon-dow** : J'étais à vélo et donc pour rentrer à la maison, nous sommes rentrés tous les deux *(Sant-Wazheg)* ; **Sè ! N'é ket un istor vraw an dra-he ?** : Et voilà ! Ce n'est pas une belle histoire ça ? *(Sant-Wazheg)* ; **Ha bremañ vêr 'h o(be)r an dra-he, peus kime choñjal, sè dé rivinañ an dud**

**toud !** : Et maintenant on fait ça, t'as qu'à y penser, tiens pour ruiner complètement les gens *(Plonee)* ; **Med, n'eus ket bet respont (e-)bed (a)bowe sè !** : Mais, il n'y a eu aucune réponse depuis donc ! *(Skrigneg)* ; **Ni mamp tapet un dihastadenn sè hañ ! Pugur oamp aet da leiniñ ba ene di-rag *la vue*** : Nous nous étions faites entuber tiens hein ! Puisque nous étions allées dîner là-bas devant la vue *(Skrigneg)* ; **Gwel a ret, hezh so ar his-se war an desseñ ya, 'his-se ! Me meus gwraet hezh sè ! Hezh so gwraet ganen-me heñ !** : Vous voyez, il est là comme ça sur le dessin oui, comme ça ! Voilà c'est moi qui l'ai fait ! Je l'ai fait hein ! *(Plonee)* ; **Med an dra-he zo gwir sè !** : Mais voilà ça c'est vrai ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! Choñj meus, unan zo koueet sè ba-dreñw ar voger pé oan 'passeal ar panerad !** : Oh ! Je me rappelle, voilà une est tombée derrière le mur lorsque je passais le panier ! *(Ar Fouilhez)* ; **Med hi bremañ sè na telefon(et) d'ar vamm-gàer 'è ha oa trist ar jeu ganti** : Mais voilà elle avait aussi téléphoné à la belle-mère, elle était dans une triste situation *(Skrigneg)* ; **Heñ 'n-im lake 'taw ba'r c'horn du ha houlle sè d'evañ !** : Il se mettait toujours dans le coin noir et demandait donc à boire ! *(Ar Fouillez)*

**SEBEAÑ** [se'beːə] : [***sebezaff*** XVI[e]] vb. ; Stupéfier

**Ar yontr sebeet** : L'oncle stupéfait *(An Uhelgoat)*

**SEBEENN** [se'beːn] : [***sebezenn*** 1924] n.f. ; Stupéfaction

**Pe-sort sebeenn !** : Quelle stupéfaction ! *(An Uhelgoat)*

**SEBLANT** ['zeblən] : [***seblant*** 1557] n.m. ; Présage (de) / Semblant

**Lisenneg é an amzer, seblant glô** : Le ciel est couvert de stratus, présage de pluie *(Plourac'h)*

- **Ober seblant** : Faire semblant ; **D'ar lun me ree neu'n seblant d'hond da bourmen ma bugwale da-beked ar jañdarmeri** : Le lundi je faisais alors semblant d'aller promener mes enfants jusqu'à la gendarmerie *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Goûd a hounn an heñi vé 'h o(be)r seblant da gamm(añ) ahe his-se dalc'h-mad vije laret hezh zo chilgamm vije laret** : Je sais que celui qui fait semblant de boiter là comme ça constamment, on disait qu'il était « chilgamm » *(Plouïe)*

**SEC'H** [seːɦ] [zeːɦ] [zɛːɦ] : [vx. br. ***sech, sich***] ad. ; Sec (sèche) / Asséché (-e)

**Sec'h é ar puñs** : Le puits est asséché *(Skrigneg)* ; **Hezh a ree kig sec'h neuhe** : Ça faisait alors de la viande sèche *(Berrien)* ; **Ur c'harr vise laket ba-lec'h vis(e) ur c'horn sec'h !** : On mettait une charrette là où il y avait un coin sec ! *(Karais)* ; **An a'el-suilh, (a)n dra-he oa un a(v)el ha' oa sec'h ha yin !** : Le vent roussissant, c'était un vent qui était sec et froid ! *(Kergloff)* ; **Vorz pe-naos meus ket bet gwel(et) ar veunteun du-mañ sec'h gwich e-bed ! Ahe vije dour dalc'h-mad hag ar lenn 'è** : Peu importe comment je n'ai jamais vu la source asséchée chez moi ! Il y avait constamment de l'eau et le plan d'eau également *(Skrigneg)* ; **An heñi sec'hañ** ['zexa] : Le plus sec *(Berrien)* ; **Ar bitrabes ma vegn ket sec'h n'ees ket ba o mesk** : Si les betteraves ne sont pas sèches tu ne vas pas parmi elle (les fanes trempées) *(Plouïe)* ; **Pé vije sec'h ar voenn ha mad d'ar charre (a-)benn an de war-lerc'h** : Quand le foin était sec et bon pour le charroi le lendemain *(Plouïe)* ; **Petramed pugur pé neuhe oa sec'h, houzoc'h a-walc'h, a riskle** : Ou-bien puisque lorsqu'il était alors sec, vous savez bien, il glissait *(Berrien)* ; **Teil brein, sec'h ha disec'het un tamm** : Du fumier décomposé, sec et un peu desséché *(Plouïe)* ; **Sec'hoc'h é** : Il est plus sec *(Lannedern)* ; **Daw faout ar c'hoat blam d'an derc'h be sec'h** : Il faut fendre le bois pour que le cœur soit sec *(Plouïe)* ; **An amzer ar sec'hañ zo hirio** : C'est le temps le plus sec aujourd'hui *(Lannedern) ;* **Ma vise sec'h an hañw-se da-veked pé vé hadet, laket chounaï ha traou ar mo(d)-se** : Si cet été-là était sec jusqu'à ce qu'on sème, qu'on mette des choux-navets et des trucs comme ça *(Speied)* ; **Vïe (e)vid raog kreis-te vis(e) gwraet ur bern re-sec'h** : C'était avant midi qu'on faisait un tas de (crêpes) sèches (sans rien dessus) *(Sant-Wazheg)* ; **Med (a-)wechou vïent ket gwraet mad 'è ma vis(e) ket sec'h an traou, petramant ma visent ket troc'het mad** : Mais parfois elles n'étaient pas bien faites non-plus si les choses étaient sèches, ou-bien si elles n'étaient pas bien coupées *(Kleden)* ; **Douar krak ! Douar sec'h ga mein** : De la terre aride ! De la terre sèche et pierreuse *(Kleden)* ; **Neubeutoc'h vije pa vije an amzer sec'h 'è, med james na bet manket dour** : Il y en avait moins lorsque le temps était sec, mais il n'a jamais manqué d'eau *(Skrigneg)* ; **Hezh so treut neuhe memes-tra ! Hezh zo sec'h neuhe !** : Il est quand-même maigre alors ! Il est sec alors ! *(Skrigneg)* ; **Daon ! Damaig, p(a) (v)o sec'h da zilhad, deus 'ta da zibiñ un tamm d'an nec'h !** : Dam ! Tout à l'heure, lorsque tes vêtements seront secs, viens donc manger un bout en haut ! *(Skrigneg)* ; **Pa 'h eer d'o(be)r ga gwi(ni)zh-tu, neuhen a hije c'hoant da gaoud da vleud gwi(ni)zh-tu, pugur vije ar greun vije sec'hoc'h** : Lorsqu'on allait faire (moudre) du sarrasin, alors tu voulais avoir ta farine de sarrasin, puisque le grain était plus sec *(Skrigneg)*

- **An avel treut ha sec'h** : La bise ; **Pé vise an a'el ba'n nec'h vise a'el treut ha sec'h** : Quand le vent venait du nord il était faible et sec (la bise) *(Plouïe)*
- **Ar boultrenn d'an traoñ / Sec'h 'vel kraoñ** : La poussière vers le bas (au sol) / (temps) Sec comme des noisettes (c-à-d. Temps sec, vend du nord qui soulève la poussière) *(Plouïe)*
- **Bramm sec'h** : Pet sec *(Laz)*
- **Gaol sec'h !** : (insulte) Femme frigide ! *(Poullaouen)*
- **Hanter-sec'h** : À moitié sec (-he) ; **Ha goude-se pa vise hanter-sec'h vije chañchet tu daoñ gad ar rastell, ar rastell-goat** : Et ensuite lorsqu'il était à moitié sec on lui changeait de sens au râteau, au râteau en bois *(Berrien)*
- **Rèr-sec'h** : Frigide ; **Houzh zo ur rèr-sec'h** : C'est une frigide *(Plouïe)*
- **Taol sec'h** [***taul sech*** 1557] : Coup sec ; **Ha vé gwraet un taol sec'h !** : Et on fait un coup sec ! *(Laz)*

**SEC'HADENN** [se'ɦɑːdən] : n.f. (pl. **-ou** [seɦa'dɛnu]) ; Sécheresse (peau) / Eczéma sec / Endroit sec (partie morte dans une planche)

**Un toull bod sec'h oa ba'r c'hoat, ur sec'hadenn** : Il y avait un trou de rameau séché dans le bois, un endroit sec (partie morte dans une planche) *(Laz)*

**SEC'HAÑ / SEC'HIÑ** ['se:ɦə] ['ze:ɦə] ['ze:ɦi] : [***sechaff*** 1499] vb. ; (s') Assécher / Sécher

**Sec'hiñ an assïed** : Sécher l'assiette *(Lannedern)* ; **Sec'hiñ an dilhad** : Sécher le linge *(Lannedern)* ; **Sec'het da'm bugel e vri** : J'ai séché le nez de mon enfant *(Ar Fouillez)* ; **Tirien, douar-prad sec'h ma peus c'hoant** : Sécheron, de la terre de pré sèche si tu veux *(Kleden)* ; **Lavigañ ra e wal ba'n aer (e)vid sec'hañ ar c'helien** : Il manie sa gaule dans les airs pour sécher les mouches (c-à-d. il ne fait rien) *(Poullaouen)* ; **Ha vïent lesket da sec'hañ hag an dra-he oa solud hañ !** : Et on les laissait sécher, c'était solide hein ! *(Berrien)* ; **Pugur da vegel, pa pé troc'het, a goue hag a ra ur bouton-kov neuhe, pa sec'h** : Puisque ton cordon ombilical, lorsque tu l'as coupé, tombe et fait alors un nombril, lorsqu'il sèche *(Skrigneg)* ; **Du-mañ oa ur veunteun hag ar veunteun, meus ket bet gwel(et) 'nèi sec'hiñ gwich e-bed !** : Chez moi il y avait une fontaine et je n'ai jamais vu cette fontaine s'assécher ! *(Skrigneg)* ; **Goude vise sec'het ar voenn ha charret ga'r c'harr da zigass da 'n ti-skluj da vag(añ) diw veuc'h** : Ensuite on séchait le foin et charroyé jusqu'à la maison de l'éclusier pour nourrir deux vaches *(Kleden)* ; **Sec'het voa ar c'hroc'hen pugur voa gwraet tan ga un tamm keuneud bennaket noa ka(v)et** : La peau fut séchée puisqu'il fit du feu avec un peu de branchage qu'il avait trouvé *(Plonee)* ; **Hag a vije ar c'hargad vije astennet war ar park hag a vije lesket da sec'hañ ahe gis-se, goûd a res blam d'o(be)r petra ? Blam da zibellañ 'naoñ** : Et le chargement était étendu sur le champ et on le laissait sécher là-même, sais-tu pourquoi faire ? Afin de leur enlever leur balle *(Berrien)* ; **Ma (e)ma da zilhad da gannañ, ho kemed reiñ 'nê daoñ da sec'hañ sete ar mod-se golli ket amzer** : Si tes vêtements sont à laver, tu n'auras qu'à les lui donner à sécher, ainsi donc tu ne perdras pas de temps *(Skrigneg)* ; **Heñw dape paper oa da sec'hiñ 'è i draou ar mo(d)-se ha gou(de)-se, ma teue paotred d(a) wel(ed) ha tap ur chopin(a)d ! Ha vïe tapet ar paper vïe bet gantoñ 'sec'hiñ ar gwer !** : Il prenait du papier qui servait aussi à sécher ses trucs comme ça et ensuite, si des gars venaient le voir et prendre une chopine ! Il prenait le papier qui aurait servi à sécher les verres *(Plonee)*

- **Cheñch tu d'ar vein da sec'hañ** : Faire un travail à la con (m.-à-m. Retourner les pierres pour sécher) *(Poullaouen)*
- **Lakad da sec'hiñ** : Faire sécher / Mettre à sécher ; **Lak an dilhad da sec'hañ amañ** : Mettre le linge à sécher ici *(Lannedern)* ; **Heus ket laket ar c'hoat da sec'hiñ ?** : Tu n'as pas fait sécher le bois ? *(Plouïe)* ; **Ha da lakad da sec'hiñ ba'n heol goude !** : Et pour faire sécher en plein soleil après ! *(Skrigneg)* ; **Med neñ pé teue braw an amzer da-houde vise red distag ar re-he toud ha lak anê war ar park da sec'hañ (a)darre (a-)raog dond en-dro** : Mais alors quand ensuite le temps redevenait beau il fallait tous les détacher et les faire sécher dans le champ de nouveau avant de revenir *(Plouïe)*
- **Sec'hañ ga'n heol** : Sécher au soleil ; **Sec'hañ ree ar greun ga'n heol da-houde** : Ensuite le grain séchait au soleil *(Plouïe)*
- **Treut ken a sec'h** : Épais comme une biscotte (maigre si bien qu'il sèche) ; **Houzh zo treut ken a sec'h** : Elle est épaisse comme une biscotte *(Skrigneg)*

**SEC'HED** ['se:ɦəd-t] ['ze:ɦəd-t] : [***seched*** 1499] n.m. ; Soif

**Un tamm sec'hed a meus a'ha !** : J'ai une petite soif moi ma foi ! *(Berrien)* ; **(A-)benn na re sec'hed (a-)benn nïe labouret mechañs** : D'ici qu'il avait trop soif sûrement d'ici qu'il avait travaillé *(Landelo)* ; **Ha (a-)benn ar fin oa deut sec'hed dèoñ ha oa-ñw aet ba ur plass ha oar é werzhañ bïer** : Et pour finir il eut soif et partit sur une place où l'on vendait de la bière *(Lokered)* ; **Sec'hed diñ ha blas ba ma ginou** : Soif et un mauvais goût dans la bouche *(Poullaouen)* ; **C'hwi n'eveh ket ba(nna)c'h traou ganoh ? Chom d(a) gaoseal ar mod-s(e) 'tà sec'hed d'an den 'è** : Vous ne buvez pas un coup ? Ça donne soif aussi de rester parler comme ça *(Speied)*

- **Mervel ga'r sec'hed** : Mourir de soif ; **Ma n'añw ket da gass un dra bennañket daoñ, a varvo ga'r riw ha ga'n naon ha ga'r sec'hed !** : Si je ne vais pas lui envoyer quelque chose, il va mourir de froid, de faim et de soif ! *(Skrigneg)*
- **Mond d'ober ga'r sec'hed** : Tenir (en étant) assoiffé ; **N'amp ket d'ober ga'r sec'hed mo(d)-se** : On ne tiendra pas assoiffés comme ça *(Plonee)*
- **N'é ket braw lak un asen da ebed (a-)benn né ket sec'hed** : Ce n'est pas facile de faire boire un âne quand il n'a pas soif *(Kleden)*
- **Torr(iñ) e sec'hed** : Casser sa soif / Étancher sa soif ; **Ur bann'h chistr evin da dorr ma sec'hed** : Je boirais bien un coup de cidre pour casser ma soif *(Berrien)* ; **Heñw na gall lak anèi da zigoueo dre ene ablame da dorriñ e sec'hed !** : Et il put la faire arriver par là pour étancher sa soif *(Landelo)*

**SEC'HEDIG** [ze'he:dig-k] : [***sichidig*** 1499] ad. ; Assoiffé (-e) / Assoiffant (-e)

**Pa vé tomm an amzer, « sec'hedig é an amzer » vé laret** : Lorsque le temps est chaud, on dit que le temps est assoiffant *(Skrigneg)*

**SEC'HOR / SEC'HOUR** ['(s/z)e:ɦɔr] ['ze.ɦ$^{u}$r] : [***sæchôr*** 1632] n.m. ; Sécheresse

**Ar sec'hor zo bras ar bla-mañ** : La sécheresse est grande cette année *(Lannedern)* ; **Sec'hor mis-meurzh, peuriñ ba mis-ebrel, ba'h mis-c'hwewrer ha sort e-bed ba mis-meurzh !** : La sécheresse du mois de mars, pâture au mois d'avril, au mois de février et rien du tout au mois de mars *(Berrien)* ; **Ya, devet ! Ya, ya, rostet so toud ga'r sec'hor, parkeier ru, devet eint !** : Oui, brûlé ! Oui, oui, tout rôti par la sécheresse, des champs rouges, ils sont brûlés ! *(Berrien)* ; **Me ma hadet ur bern traou ha sort e-bed na teue maes pudur a vanke ar sec'hor !** : J'avais semé plein de choses et rien ne sortait puisque ça demandait la sécheresse ! *(Skrigneg)*

➢ **Blavezh-sec'hor** : Année de sécheresse ; **Ma vis(e) ur bla'ezh-sec'hour, wechou vise moien da lak(ad) ar saout barzh-enne hag ar reñ-s(e) beurè toud ar reñ-s(e)** : Si c'était une année de sécheresse, parfois on pouvait y mettre les vaches et elles les paissaient toutes (prairies) *(Kareis)*

**SEDER / SEBER / CHEDER** ['(s/z)eːdər] ['zeːbər] [ʃeːdər] : [vx. br. ***siter*** ; ***seder*** 1519] ad. ; Gai (-e) / Serein (-e) / Optimiste / De bonne humeur / Guilleret (-te)

**Hag e-se hezh oa seber ha labour ree-heñw** : Et donc il était gai et travaillait *(Sant-Hern)* ; **Deut oa, seder toud** : Il était venu, de bonne humeur *(Plouïe)* ; **Seber oa-heñw, kanañ ree-heñw, c'hwitell ree-heñw** : Il était gai, il chantait, il sifflait *(Sant-Hern)* ; **Daw é dit be seber deus an dud** : Tu dois être de bonne humeur envers les gens *(Karnod)* ; **'N-ur haloup teuemp d'ar yêr ha vije seder toud an dud !** : Nous rentrions en courant et tout le monde était gai ! *(Skrigneg)* ; **Cheder é ar mouss-toud !** : Le garçon est tout guilleret *(Laz)* ; **Ha du-mañ, me ma un tad hag a oa seder 'tal-kichenn i dud daoñ...** : Et chez moi j'avais un père qui était gai en comparaison de ses parents à lui... *(Skrigneg)*

**SEGAL** ['zeːgəl] : [***segal*** 1499] n.m. ; Seigle / & Pognon

**Hemañ neus segal** : Il a du pognon *(Skrigneg)* ; **Irvi bihen vise gwraet ba'r mene ha vise hadet segal ha topinambour, oa ket patates d'ar mare-te** : On faisait des petits sillons dans la montagne et on semait du seigle et des topinambours, il n'y avait pas de patates à cette époque-là *(Berrien)* ; **P(a) oan 'tond ah(e), ahe meus gwel(e)t segal ! Sell ! Ar mo(d)-se oa ! Ba'n uhelded sè !** : Lorsque je venais, là j'ai vu du seigle ! Tiens ! Il était comme ça ! De cette hauteur ! *(Skrigneg)* ; **Marrad, an dra-he oa diskroc'henañ an douar an tanôañ vije gallet (e)vid hadañ segal ha gwinizh-tu ba'r gwaremmou da-houde** : Écobuer, c'était écorcher la terre le plus finement que l'on pouvait pour ensuite semer du seigle et du sarrasin dans les garennes *(An Uhelgoat)* ; **Ya, un tamm gwinizh mesk ar bleud 'e ga'r segal** : Oui, un peu de blé mélangé aussi à la farine avec le seigle *(Pleiben)* ; **Ba'r Bretagn oa ket voien dé gaoud (ne)med patates, segal ha neu'n gwinizh-tu ! Traou dreut toud !** : En Bretagne on ne pouvait avoir que des patates, du seigle et alors du sarrasin ! Que des trucs pauvres ! *(Kleden)*

➢ **Bar(a)-segal** [bɑːr'zeːgəl] : Pain de seigle ; **Bar(a)-segal meus bet, heñ é duoc'h ha hezh so mad !** : J'ai eu du pain de seigle, il est plus noir et il est bon ! *(Plonee)* ; **Ha bar(a) du oa bar(a)-segal** : Et le pain noir c'était le pain de seigle *(Plouïe)* ; **Deb vije bar(a)-segal, med vich(e) ket gwraet ba'r gêr** : On mangeait du pain de seigle, mais on ne le faisait pas à la maison *(Pleiben)*

**SEGNEUR** [sɛɲœr] : n.m. (pl. **-ien** [sɛ'ɲœrjən]) ; Seigneur

**Toud keuneud ar segneur yee ga Yann** : Yann dérobait tout le combustible du seigneur *(Plonee)* ; **Hag é douget ar segneur d'ond d'o(be)r e bourmenadenn da wel e douar ar mod-se** : Et le seigneur est porté pour aller faire sa promenade pour voir sa terre comme ça *(Landelo)* ; **Neu'n nin voa ba-dan hè d'an amzeriou c'hoazh dram oa un tamm segneur bihen da-neuhe dé lañs dèoñ, pa ket erf(er) da zilar(ed) forz tud neuhe !** : Nous étions alors de rang inférieur à eux à ces époques vu qu'il y avait pour-lors un petit seigneur pour le lancer, tu n'avais alors pas intérêt à contredire n'importe qui *(Speied)*

**SEI** [sɛj] : [***seiz*** 1499] n.m. ; (de la) Soie

**Ar re-he oa tïer ha' oa toud d'an usin-sei** : C'étaient des maisons qui appartenaient toutes à l'usine de soie *(Ar C'hastell-Ne)*

**SEITEG** ['sɛ̀jteg-k] : [***seizdec*** 1499 ; ***seïttec*** 1632] nombre ; Dix-sept

**Ur goañvezh kaled-maleürus ba'r blavezh seiteg** ['blɑːvə'sɛ̀jteg-k] : Un hiver extrêmement rude l'année (19)17 *(Skrigneg)*

➢ **Seiteg-kant** : Dix-sept-cent ; **Seiteg-kant lur oa ar litrad gwin** : C'était dix-sept cents francs le litre de vin *(Skrigneg)* ; **Sete omp digoueet en-dro neuhe tro ar bla(v)ezh seiteg-kant bennag** : Nous sommes donc arrivés de nouveau aux alentours de l'an dix-sept-cent quelque chose *(Landelo)*

➢ **Yann-Seiteg !** [ɟɑ̃n'zɛjteg-k] : Petit diablotin ! *(Kolloreg)*

**SEIZH** [sɛjz-s] : [vx. br. ***seith*** ; ***seiz*** 1499] nombre ; Sept

**Beteg e seizh 'la** : Jusqu'à ses sept ans *(Berrien)* ; **Ha da seizh 'la de evid de** : Et à sept ans jour pour jour *(Berrien)* ; **Ma vê feurmou bihannoc'h a save tud da seizh eur** : Si c'étaient de plus petites fermes les gens se levaient à sept heures *(Plouïe)* ; **Seizh la warn-ugent é** : Il a vingt-sept ans *(Plouïe)* ; **Heñ vise klêt deuh ur seizh lew tro-war-dro pé vise sonet ar c'hloc'h** : On l'entendait d'au moins sept lieues à la ronde lorsqu'on sonnait la cloche *(Plonee)* ; **Savadennou vé gwraet ga c'hwec'h-seizh** : On faisait des moyettes avec six sept *(Berrien)* ; **Beked seizh la vênt bugale** : Jusqu'à sept ans ce sont des enfants *(Lannedern)* ; **Ha oa renk(et) o(be)r seizh kwech seizh tamm deus korv Gewr (a-)benn lak anèoñ ba'n toull !** : Et il fallut faire sept fois sept bouts du corps de Gewr avant de le mettre dans le trou ! *(Landelo)* ; **Ahe (e)ma chach ma merc'h-vihen, ar re-h(e) so toud dèi ! Seizh ki !** : Là ce sont les chiens de ma petite fille, ils sont tous à elle ! Sept chiens ! *(Skrigneg)*

➢ **Seizh mod da** : fig. Mille façons de ; **An avalou-douar zo seizh mod da denn 'nê, an heñi nôa kem(ed) un tamm ba e jerdin, heñ denne 'nê ga'n trañch pedam ga'r bac'h** : Il y a mille façons de les tirer, celui qui n'en avait qu'un peu dans son jardon les arrachait à la houe ou bien au croc *(Laz)*

**SEKELL** [sekɛl] : n.f. (pl. **-ou** [se'kɛlu]) ; Séquelle

**Med, mi meus bet problemou ha se zo kaos mi zo chomet sekellou din deus se** : Mais, j'ai eu des problèmes et c'est pourquoi il m'est resté des séquelles *(Kallag)*

**SEKRED** ['sɛkrɛd-t] : [***secret*** 1499] n.m. (pl. **sekrejou** [sɛ'krɛːʒu]) ; Secret

**Deus an heñi a oa ket gouest da zelc'hel ur sekred vise laret : Hezh zo ur ridell-toull** : De celui qui était incapable de garder un secret on disait : C'est un « crible percé » *(Plouïe)*

**SEKRETER / SEKRETOUR** [se'kretər] [se'kretur] : [***secreter*** 1499 ; ***secretour*** 1911] n.m. (pl. **-ien** [sekre'turjən]) ; Secrétaire

- **Sekreter-mêri** : Secrétaire de mairie ; **Ar sekreter-mêri na ket laket Louise, set' ar sekreter na ka(v)et un hano** : Le secrétaire de mairie ne l'avait pas appelé Louise, le secrétaire trouva donc un nom *(Skrigneg)* ; **Ar sekreter-mêri 'h ee war ar groas dé lar(ed) pet(r)a vïe bet ne(ve) 'hed ar su(zhu)n** : Le secrétaire de mairie allait sur la croix pour dire ce qu'il y aurait eut de nouveau pendant la semaine *(Sant-Wazheg)*

**SEKSÏON** [sɛ'ksijən] : n.f. (pl. **seksionou** [se'ksjɔ̃ːnu]) ; Section

**Ya, med ba'r vourc'h oa ur seksïon *allemande*, Boched !** : Oui, mais il y avait au bourg une section allemande, des Boches ! *(Kleden)*

**SEKTEUR** ['sɛktər] : n.m. (pl. **-iou** [sɛk'tœrju]) : Secteur / Lieu / Endroit (cf. **LEC'H / TAKAD**...)

**Ha deus petore sekteur ?** : Et de quel secteur ? *(Berrien)* ; **Sete oamp tri bet ba'r skol barzh Brest tôer ba'r sekteur !** : Nous étions donc trois couvreurs dans le secteur ayant été à l'école à Brest ! *(Skrigneg)* ; **Med ar mein-do, ba Motreff a vije gwraet, Plivin, ba'r sekteur-mañ** : Mais les ardoises, c'était fait à Motreff, Plévin, dans ce secteur-ci *(Skrigneg)* ; **Me zo ba ur sekteur am(añ)-hi-m(añ) hag a zo yin walc'h hañ !** : Je suis dans un secteur ici-même qui est relativement froid hein ! *(Skrigneg)* ; **(E)tre Brest ha Douarnenez ahe, ba'r sekteur-te vije labouret, mïoc'h labour oa dre-ene** : Là entre Brest ha Douarnenez, on travaillait dans ce secteur, il y avait plus de travail par là-bas *(Skrigneg)* ; **Ba serten sekteuriou vis(e) gwraet un tamm pos war-lerc'h lein** : Dans certains secteurs, on faisait une petite pause après le dîner *(Kleden)* ; **Ba'r sekteurien-zo zo mestrou ha' neus toud ar barres dê** : Il y a des maîtres dans ces secteurs-là à qui appartient toute la paroisse *(Lannedern)*

**SELEKSIONIÑ** [selek'sjɔ̃nə] : vb. ; Sélectionner

**Oan komañs d'ober patates seleksionet ha meus choñj oaint trïet ha-toud ha prest d'hond toud kuit** : J'avais commencé à faire des patates sélectionnées et je me rappelle qu'elles étaient triées et-tout et toutes prêtes à partir *(Plouïe)* ; **Med brem(añ) zo ur bern tud n'ouont ket pet(r)a é an dra-(ho)nt 'è, pugur negn ket bet gwel(et) avalou 'nê hag e-se... Ha vé ket gwraet 'valouar seleksion(e)t kin !** : Mais de nos jours énormément de gens ne savent pas non-plus ce que c'est, puisqu'ils n'ont pas vu de pommes (de terre) de toute façon... Et on ne fait plus de pommes de terre de sélection ! *(Speied)*

**SELL** [sɛl] [zɛl] : [***sell*** XVIᵉ] n.m. (pl. **-ou** ['sɛlu] ['zɛ̀lu] **-ow** ['sɛlɔw]) ; Regard / (**ur sellou**) Un regard

**Ha me 'h o(be)r ur sell war ma lerc'h ha oa erro hoñzh ene adarre !** : Je jetais un œil derrière moi et elle était encore arrivée là ! *(Berrien)* ; **Hag a na gwelet an Ankou (é) hont-hoñ kuit gad ur sell dipitus** : Et il vit l'Ankou s'en aller en (lui) jetant un regard dépité *(Berrien)* ; **Pa'h ee dowlagad sellou hezh war'naoñ ranke plegañ e zowlagad !** : Lorsque son regard allait dans la direction de celui qui tenait la corde, celui-ci devait baisser les yeux ! *(An Uhelgoat)* ; **Med e bàeron na gwraet ur sell abominabl deuhontoñ** : Mais son parrain lui lança un regard abominable *(Berrien)* ; **Renk(et) ma o(be)r dow sell deusountoñ** : J'ai dû lui le regarder à deux fois *(Plouïe)* ; **Pugur é pinvidig, houzoh walc'h ha hete hemañ neus kemed o(be)r ur sell d'o(be)r hag eint prest da goueo toud 'tre i ziwhar !** : Puisqu'il est riche, vous savez bien, il n'a donc qu'un regard à faire et elle sont toutes prêtes à tomber entre ses jambes ! *(Skrigneg)*

- **Be sell da** : Prévoir ; **Eo-eo ! E(rr)i en oad eh é hag ar re-all zo bras deja ! Oamp ket sell da veañ kin** : Si-si ! À l'âge qu'elle a et les autres sont déjà grands ! Nous n'avions plus prévu d'en avoir (des enfants) *(Skrigneg)*
- **Kaoud ur sellou ki-marichal** : Avoir un regard impérieux (m-à-m. avoir un regard de chien de maréchal) ; **Heñ neus ur sellou** ['zɛ̀lu] **ki-marichal** : Il a un regard impérieux *(Plouïe)*
- **Ober ur sell diwar *udb.*** : Inspecter *qqchose* ; **'Benn chetañ 'nê ba'n drailhér(e)s vïe gwraet ur sell diwarne da chetañ, ma vije un'... Vij(e) ket despunet re-vrein hañ !** : Avant de les jeter dans la broyeuse, on les inspectait pour jeter, s'il y en avait une... On ne ramassait pas de pourries hein ! *(Skrigneg)*
- **Plass ar sell war *ub.*** : *Qqn.* étant le centre d'attention ; **Plass ar sell zo war'ha(no)mp ahe** : Là nous sommes le centre d'attention *(Brennilis)*
- **Roiñ ur sell war** : Jeter un œil sur ; **Peus kime roiñ ur sell !** : Tu n'as qu'à jeter un œil ! *(Plouïe)* ; **Ro ur sell war an dra-he !** : Jette un œil là-dessus ! *(Plouïe)*

**SELLED** ['sɛləd-t] [sɛl] : [***sellet*** 1499] vb. ; Regarder / Considérer / & **sell !** : Tiens !

**Sell anaoñ 'ta, digor e askellou c'hoazh !** : Regarde-le donc, il est encore bourré ! *(Plouïe)* ; **Sell s'ha din** : Regarde vers moi *(Kergrist)* ; **Sell ! Sell da wel (ha)g-eñ so traou barzh** : Regarde ! Regarde pour voir s'il y a des choses dedans *(Skrigneg)* ; **Hag deuh ar re-he na selle deus hi(ni) (e-)be(d) !** : Et il ne regardait aucune d'entre elles ! *(Skrigneg)* ; **Sell 'ta, pe-seurt toufouilheg zo 'hond ga'n hent ahe !** : Regarde l'autre comment il est rondouillard ! *(Plouïe)* ; **Dowlagadou zo sellet dac'h ar plac'h** : Il y a des (paires d') yeux qui regardent la fille *(Lannedern)* ; **Ma ket sellet (ne)med ba un tu** : Je n'avais regardé que d'un côté *(Kolloreg)* ; **Heñ né ket amzer da sell war pe-sort tu (e)ma an a(v)el** : Il n'a pas le temps de regarder dans quelle direction est le vent (c-à-d. Il travaille tellement qu'il n'a pas le temps de réfléchir) *(Plouïe)* ; **Sell s'hag amañ** : Regarde vers ici *(Kergrist)* ; **Ha sell jome kalz war o lerc'h** : Et regarde il en restait plein derrière eux *(Plouïe)* ; **Dre amañ vise ket sellet deus an**

**dra-he** : Par ici on ne regardait pas ça (c'est-à-dire : On s'en foutait) *(Plouïe)* ; **Ah ! N'on ket bet barzh ar c'horn-mañ c'hoa(zh), yan da sell deuh an traou** : Ah ! Je ne suis encore jamais allé dans ce coin-là, je vais aller voir tout ça *(Plonee)* ; **Bremañ ma'hat ne oa ket selled ma ree : fouet e varc'h ha yô !** : Il est probable que maintenant il ne restait pas regarder : à fond la caisse et c'est parti ! *(Berrien)* ; **Petra (e)moc'h sell ahe ?** : Que regardes-tu là ? *(Sant-Wazheg)* ; **Me jomè dé sell ma yar « Pe-sort mod rin (e)vid la'o (a)nèi ?! »** : Je restais regarder ma poule « Comment vais-je faire pour la tuer ?! » *(Sant-Wazheg)* ; **D'ar mar(e)-se vije ket sellet deus ar re-andikaped !** : À cette époque-là on ne regardait pas les handicapés *(Kallag)* ; **Med d'ar poent-se oamp delikad sell !** : Mais à cette époque-là nous étions agiles tiens ! *(Skrigneg)* ; **Ya, med voien vo domp d'ond dé sell(e)d 'neoñ** : Oui, mais nous pourrons aller le voir *(Sant-Wazheg)* ; **Aha ya !! Sellet ba'r pod !** : Aha oui ! Regardez dans le pot ! *(Landelo)* ; **Oh ! Ma'hat ma 'h amp toud da bêo assames, damaig ar re-mañ sellint ket just** : Oh ! Sûrement que si nous allons tous payer ensemble, tout à l'heure ils ne regarderont pas exactement *(Skrigneg)* ; **Pe-geid a leskes pa hé laket ar fars ba'h ar soubenn ? – Oh beñ pe-geid ! Me sellon ket ken just !** : Combien de temps laisses-tu lorsque tu as mis la farce dans la soupe ? – Oh ben combien de temps ! Moi je ne regarde pas exactement ! *(Skrigneg)* ; **Sell deus hemañ ! Gwel a res ?** : Regarde-le ! Tu vois ? *(Skrigneg)* ; **Ar sekreter-mêri, pa na goullet digantoñ pe-hano vije lakeet nagn sellet an eil deuh egile** : Le secrétaire de mairie, lorsqu'il demanda comment elle s'appelait, ils se regardèrent l'un l'autre *(Skrigneg)* ; **Mar chomeh fikset da sell deus ar loar oa walc'h 'vid atirañ 'han(o)h** : Si vous restez fixés à regarder la lune, elle pouvait vous attirer *(Kareis)* ; **Gwich-all a c'hoarïe ar vugale ga kement sort a oa toud war an dou(a)r ha lec'h bremañ sell ket 'r vugale deus traou mo(d)-se kin !** : Autrefois les enfants jouaient avec absolument tout ce qu'il y avait sur terre alors que de nos jours, les enfants ne regardent plus ce genre de choses *(Skrigneg)*

- **Chom braket da selled deus *ub.*** : Avoir le regard braqué sur *qqn.* ; **Hag a chome braket da selled deuhouemp mod-se 'vel nij(e) ket bet gwel (a)ha(no)mp ! Heñ oa essañ goûd piw oa (a)ssames ganemp, 'houzoh walc'h, pudur ken kirivus oa !** : Et il avait le regard braqué sur nous comme ça comme s'il ne nous avait jamais vu ! Il essayait de savoir qui nous accompagnait, vous savez bien, puisqu'il était si curieux ! *(Skrigneg)* ; **Dam ! Sete am(añ) ur letern 'ha ! Eh, daoust ha-hañw chomon da selled braket deuh an dud ar mod-se ?!** : Dam ! En voici une lanterne ma foi ! Eh, est-ce que je reste-moi le regard braqué sur les gens comme ça ?! *(Skrigneg)*
- **En-om selled** : Se regarder ; **Ah ! Gars vihen ! Dihan da 'n-om selled ba'r milïour ! Gra un dra m(e)nneket !** : Ah ! Petite garce ! Arrête de te regarder dans le miroir ! Fais quelque chose ! *(Karnod)*
- **Gwelloc'h sellet !** : Regardez mieux ! ; **Be zo 'n (n)eizh 'è, gwelloc'h sellet ! Set(e) prest ar re-vihen d'ond-maes deuhountoñ** : Il y a aussi un nid, regardez mieux ! Les petits sont donc prêts à en sortir *(Kolloreg)*
- **Na sell ket deusoudes** : Ça ne te regarde pas ; **Emsa(vo)c'h é dit lared dê : « 'N-om ingalet ahe ! An dra-he na sell ket deuh-ouin-me ! » N'ees ket da liboudenniñ !** : Il est préférable que tu leur dises : « Arrangez-vous là ! Ça ne me regarde pas ! » Tu ne vas pas faire l'hypocrite ! *(Skrigneg)*
- **Pezh sell + vb** : En ce qui concerne de : **Pezh sell mond d'ar skol oa ket gwal vraw demp pegur pell oamp deuh ar skol** : En ce qui concerne d'aller à l'école ce n'était pas super pour nous puisque nous étions loin de l'école *(Skrigneg)*
- **Sell** [sɛl] **/ Hell** [hɛl] : Regarde / Voilà ; **Sell aet Yves da gowess ha da gomunïañ** : Et voilà Yves parti se confesser et communier *(Lokmarïa)* ; **Sell en-ur gontañ (a)nèi tri-ha-pevar é red dit lared : un dow tri… haG … pevar** : Donc en la comptant en trois-et-quatre il te faut dire : un deux trois… ET … quatre *(Plourac'h)* ; **Ya, amañ zo ur lïorzh sell vé ka(v)et vïou (e)vid o(be)r krampouzh** : Oui, il y a ici un potager on y trouve donc des œufs pour faire des crêpes *(Skrigneg)*
- **Sell ahe toud** : Voilà tout ; **Med sell ahe toud !** : Mais voilà tout ! *(Skrigneg)* ; **Eo ! Passeal a ragn di-rag da weled ha neuhe d'o(be)r fent, sell ahe toud…** : Si ! Ils passent devant pour voir et alors se moquer, voilà tout… *(Poullaouen)* ; **Neuhe oa ket kalz a barkeier, houzoh walc'h, ur park pe dow ! Sell ahe toud !** : Il n'y avait alors pas beaucoup de champs, vous savez bien, un champ ou deux ! Voilà tout ! *(Skrigneg)*
- **Sell deus *ub.* (e)vel** : Considérer *qqn.* comme ; **Tud ar Gilli vise sellet deusoute (e)vel** : Les gens du Guily étaient considérés comme (des) *(Poullaouen)*
- **Sell deus uhel** : fig. Regarder de haut ; **Sell deus ar re-ell deus uhel** : Regarder les autres de haut *(Kergloff)*
- **Sell war e lerc'h** : Regarder derrière soi ; **Ur vouch zo ene ha ma selles war da lerc'h a teuy war da lerc'h** : Une chèvre se trouve là-bas et si tu regardes derrière toi elle te suivra *(Berrien)* ; **Ha me selled war ma lerc'h** : Et je regardai derrière moi *(Berrien)*

**SELLUS** ['sɛlyz-s] : [***sellus*** XVIe] ad. ; Lésineur (-se) / Pingre / Regardant (cf. **PIZH**)

**Tud sellus eint** : Ce sont des gens regardants *(Poullaouen)* ; **Heñw oa sellus !** : Il était regardant *(Poullaouen)*

**SELTIK** [sɛltik] : ad. ; Celtique

**Med ur groas seltik so** : Mais il y a une croix celtique *(Plouïe)*

**SEMPLADUREZH** [sɛmpla'dy:rəz-h] : [***sempladurez*** 1732] n.f. ; Asthénie / Faiblesse / Fragilité

**Oh ! An dra-he é red lared lar 'vel ur c'hleñved bennaket, sempladurezh !** : Oh ! Ça il faut dire que c'était comme une maladie, une asthénie ! *(Plonee)*

**SENDIKAD** [sɛ̃n'dikəd-t] : [***sendikat*** 1914] n.m. (pl. **sendikaiou** [sɛ̃ndi'kaju]) ; Syndicat

**Ha 'vel vegn alïes ar sendikaiou, beko teb ar mestr !** : Et comme les syndicats sont souvent, jusqu'à bouffer le patron ! *(Lannedern)*

**SEÑJ** [sẽjʒ-ʃ] : [m. br. ***sing, syns***] n.m. (pl. **-ou** ['sẽjʒu]) ; Singe
**Ar baotred yowank degiset, 'h o(be)r o señjou** : Les jeunes garçons déguisés, faisant leur singe *(An Uhelgoat)*

**SENTAÑ** ['zɛ̃ntə] : vb. ; Sentir (cf. **SANTAÑ**)

**SENTIÑ** ['sɛntə] ['zɛntə] : [***sentyff*** 1519] vb. ; Obéir (cf. **OBOÏSSAÑ**)
**N'ounn ket 'heñw int reishoc'h (iv)e ha divounn a'h agnt hag ar re-he sentint ket koulz (e)vel a ra un lon-keseg (iv)e** : Je ne sais pas si elles sont également plus dociles et elles vont lentement et elles n'obéissent pas autant qu'un cheval non-plus *(Skrigneg)* ; **Ni sente, gast ya ! Bremañ weles 'nê revoltañ war o zud ha respont, ah med gwech-all oa ket kont gis-s(e) hañ !** : Nous obéissions, ah oui alors ! Maintenant tu les vois se rebeller contre leurs parents et répondre, mais autrefois ça ne se passait pas comme ça ! *(Berrien)*
➢ **Sentiñ deuh ub** : Obéir à *qqn.* ; **Me zigor an nor, ma sent da baotr deuh-ouin-(m)e 'o eürus** : C'est moi qui ouvre la porte, ton garçon sera heureux s'il m'obéit *(Berrien)* ; **Ma pije sentet deuh-ougn a pije destumet kement a zañne eveld a na ar roue i-hun !** : Si tu m'avais obéi, tu aurais amassé autant de biens que n'en avait le roi lui-même ! *(Berrien)*

**SENTURENN** [sẽn'tyːrən] : n.f. (pl. **-ou** [sẽnty'rɛnu]) ; Ceinture
**Hag oa distaget ar senturenn din** : Et on me détacha ma ceinture *(Berrien)* ; **Benn ar fin oa lampet ur logodenn herve ba gargen ma bragou hag ar logodenn d'an nec'h ! Pé oa e(rr)o ga ma senturenn a oa komañset dé ziskrapad** : Au final une souris avait sauté paraît-il dans la jambe de mon pantalon et elle monta ! Lorsqu'elle arriva à ma ceinture elle commença à gratter *(Ponvel)* ; **Ar men-lemmañ hag ar c'horn-valc'h vije staget deus ar senturenn** : La pierre à aiguiser et le coffin étaient attachés à la ceinture *(Berrien)*

**SENTUS** ['sentyz-s] : [***sentus*** 1716] ad. ; Obéissant (-e)
**Daw bi sentus** : Il faut être obéissant *(Poullaouen)*

**SEPARIÑ** [se'pɑːri] : [***separaff*** 1499] vb. ; Séparer
**Ar c'hrouer zo un dra-all, an dra-he so (e)vi(d) separ' ar greun ba'r wentéres !** : Le crible, c'est autre chose, c'est pour séparer le grain dans le tarare ! *(Speied)* ; **Pé vije gorôet ar veuc'h vije kass(e)t ar laezh d'ekremiñ ha vije separ(e)t ar c'hoaien deus ar laezh-ell ha se oa 'vid o(be)r kochoniou...** : Lorsqu'on trayait la vache, on amenait le lait à écrémer et la crème était séparée de l'autre lait et ça c'était pour faire des cochons... *(Plourac'h)*

**SEPED** ['sɛpəd-t] : prép. ; Excepté (-e) / Mis à part que / Sauf que
✗ *m. comp.* : ***nemed-seped***

**SÈR** [sɛːr] : n.f. ; Serre
**An dra-he zo ba ar sèr neuhe** : Ça alors, c'est dans la serre *(Skrigneg)* ; **Med ur sèr meus 'è ahe his-se** : Mais j'ai aussi une serre là-même *(Skrigneg)* ; **Ah yè ! Ba'r sèr teu-hè beb pla 'è** : Ah oui ! En serre ils viennent aussi chaque année *(Laz)* ; **Med me zo 'hond da gaoud patates deja da zibiñ ! Ba'h ar sèr** : Mais moi je vais déjà avoir des patates à manger ! Dans la serre *(Skrigneg)* ; **Pedur n'é ket ur sèr ha' zo tommet, sete ahe meus laket ur bach warne** : Puisque ce n'est pas une serre chauffée, je les ai donc recouverts d'une bâche *(Skrigneg)*

**SERMONIÑ** [sɛr'mɔ̃ːni] : [***sarmon*** 1499 ; ***sarmonaff*** 1519] vb. ; Sermonner
**Sertenamant oa sermonet** : Elle était certainement sermonnée *(Plouïe)*

**SERPAN** ['sɛrpən] : [***sarpant*** 1499] n.m. (pl. **-iou** [sɛr'pɑ̃nju]) ; Serpent
**Ah ! Ur serpan !** : Ah ! Un serpent ! *(Plourac'h)* ; **Aet e zeñved da làerezh prad ar serpan bras** : Ses moutons partirent voler dans le champ du grand serpent *(Landelo)* ; **Sete ar serpan bras na drailh(et) (a)nèoñ** : Donc le serpent le hacha *(Landelo)* ; **An heñi bihen 'trailh(añ) ar serpan !** : Le petit hacha le serpent ! *(Landelo)*

**SERTEN** ['sɛrtən] : [***certen*** 1499] ad. ; Certain (-e) / Certainement / Certain(e)s
**Ar pezh vise laret deus serten feurmou dre-amañ** : Ce que l'on disait de certaines fermes par ici *(Plouïe)* ; **Ba serten plassou an dra-he zepand** : Dans certains endroits ça dépend *(Lannedern)* ; **Ha memes lod 'nê oa digourdïoc'h 'vid oa serten...** : Et même certains d'entre eux étaient plus dégourdis que ne l'étaient certains... *(Skrigneg)* ; **Ba serten plassou vise troc'het ar bara un tammig pass gwal dew drame d'espern anaoñ** : Dans certains endroits on ne coupait pas le pain bien épais pour l'économiser *(Plouïe)* ; **Pugur serten traou gomprenen ket** : Puisque je ne comprenais pas certaines choses *(Skrigneg)* ; **An dud vo daw dê goull ga'n antreprisou d'ond d'o(be)r ur serten labour dê** : Les gens devront demander aux entreprises de venir leur faire un certain travail *(Lannedern)* ; **Doworn gwenn vije laret 'e alïes deus ar re faote ket dê lak o doworn ba serten micheriou vije dam vije lous ha sterd** : On parlait souvent aussi des mains blanches de ceux qui ne voulaient pas mettre leurs mains dans certains métiers qu'il y avait du fait que c'était sale et difficile *(Plouïe)* ; **Ha neu'n oa serten oa gall lak anèoñ ba'r baner** : Et il était alors certain qu'on pouvait le mettre dans le panier *(An Uhelgoat)* ; **Ba serten plassou-all vije gwraet ar gont dit a-peu-prè** : Dans certains autres endroits on te faisait le compte à-peu-près *(Plouïe)* ; **Ur serten traou, med pass toud** : Certaines choses, mais pas toutes *(Plouïe)* ; **Wei ! Ur serten oad, matrehen pemp pe c'hwec'h la ha tr(i)-ugent deja pe tost da se** : Holala ! Un certain âge, peut-être soixante-cinq soixante-six ans déjà ou pratiquement *(Plourac'h)* ; **Serten blavechou vïe dishéñvel deus ar re-all** : Certaines

années étaient différentes des autres *(Plouïe)* ; **Ar mod-se vé laret 'e, un espressïon, ar mod-se oa serten traou-ell** : On dit comme ça aussi, une expression, certaines autres choses étaient comme ça *(Motre)* ; **(A-)wechou pé vé ur serten traou sov an dud** : Parfois lorsqu'une certaine chose sauve les gens *(Motre)* ; **N'eus kemed un dra gement blij ket din, serten pesked so ha toud o c'hozh lipouserezh, an dra-he n'int mann e-bed !** : Il n'y a qu'une chose que je n'aime pas, certains poissons et toutes leurs sales friandises, ça ne vaut rien du tout *(Skrigneg)* ; **Med a-benn o(be)r ur labour vad so emm ur serten amzer ha ur serten marc'hadourezh** : Mais pour faire un bon travail, on a besoin d'un certain temps et d'une certaine marchandise *(Lokarn)* ; **Ha neuhe voa serten deuhoute voa chentil-(a)bomin(abl) ! Med ur serten-all voa tud ha' groge partoud lec'h e ga(v)ent, mechant !** : Certains d'entre eux étaient alors extrêmement gentils ! Mais certains autres étaient du genre à crocher partout où ils trouvaient, méchants ! *(Plonee)*

- **Be e(rr)i (en / ba) ur serten oad** : Avoir atteint un certain âge / Être d'un certain âge ; **Sete ma mamm deja oa e(rr)i 'n ur serten oad** : Ma mère avait déjà atteint un certaine âge *(Skrigneg)* ; **Med ar re oa kasemant e(rr)o ba ur serten oad** : Mais ceux qui avaient quasiment atteint un certain âge *(Kleden)* ; **Ma dad oa e(rr)o ur serten oad pé oan-m(e) ganet, pigur me oa ar yowankañ** : Mon père avait atteint un certain âge lorsque je naquis, puisque j'étais la plus jeune *(Ponvel)* ; **Pé vêr yowank 'hend-ell vé tammou miser é klosañ 'nê gan ar penn-dowlin dape tomm ha oamp ket ken abitüet 'vel re e(rr)o serten oad 'è 'vid troiñ anê, med boñ... Mod-se vé disket !** : Sinon lorsqu'on est jeune c'est un peu la misère pour les enclore avec le genou, tu attrapais chaud et nous n'étions pas non-plus autant habitués que ceux d'un certain âge pour les tourner, mais bon... C'est comme ça qu'on apprend ! *(Pluskelleg)*

**SERTENAMANT / SERTMANT** [sɛr't(ɛ)nɑ̃mən] ['sɛrtmən] : [***certainement*** XVII[e]] ad. ; Certainement

**Sertenamant oa sermonet** : Elle était certainement sermonnée *(Plouïe)* ; **Baleo a ouïe sertenamant** : Il savait certainement marcher *(Berrien)* ; **Ah sert'mant pass !** : Ah certainement pas ! *(Landelo)* ; **Ha sertenamant é ar wech meus gwraet e jeu dèoñ** : Et cette fois je lui ai certainement fait sa fête *(Plonee)* ; **Ah yè ! Ar yir, bew vïent sertenamant 'vat !** : Ah oui ! Les poules, elles étaient certainement en vie ma foi ! *(Sant-Wazheg)* ; **Sertenmant vise ket debet kalz na evet kalz deusoutoñ...** : On n'en mangeait ni n'en buvait certainement pas beaucoup... *(Plouïe)* ; **Pass reiñ re dê, kar ar mod-ell oa dañjurus sert'namant 'ha !** : Ne pas trop leur donner, car sinon c'était certainement dangereux ma foi ! *(Kleden)* ; **Oh ya ! Sertenamant 'hat ! Da gousked ! Pet(r)a nïe gwraet gou(de)-se ?** : Oh oui ! Certainement ma foi ! Se coucher ! Qu'aurait-il fait ensuite ? *(Plonee)* ; **Sertenamant gride ket ur gompes deus ar pezh ar re-s(e) oa lar(e)d (a-)ziwa(r)-benn an Dieoul** : Il ne devait certainement pas croire un mot de ce qu'ils disaient en ce qui concerne le Diable *(Kleden)* ; **Ya, an dra-se sertenamant n'é kime richennou** : Oui ce ne sont certainement que des légendes *(Landelo)* ; **Oh ! Med sert'mant pass !** : Oh ! Mais certainement pas ! *(Landelo)* ; **Ma, sertenamant ma ket lar(e)t mann e-bed da zeñn e-bed** : Ma, certainement je n'avais rien dit à personne *(Kleden)* ; **Ya ! Sertenamant ! Ya** : Oui ! Certainement ! Oui *(Skrigneg)* ; **Ahe (e)maint prest da lañsañ, ar sparl bras eh beñ zo staget doc'h an ar, sert(e)namant !** : Là ils sont prêts à démarrer, le grand palonnier eh ben est attaché à la charrue, certainement ! *(Kleden)* ; **Med na ket laket re sert(e)namant** : Mais elle n'en avait certainement pas trop mis *(Kleden)* ; **Med ma vïent ket bet brousset ar re-se sertenamant ha oaint ket braw mod e-bed da weled 'nê ahe** : Mais si elles n'avaient pas été brossées elles n'étaient certainement pas belles à voir d'une aucune manière là *(Sant-Wazheg)* ; **Ba fin mis-est hanter mis-chengol(o) vis(e) daw rekuperiñ ar mel ha sert'namant vis(e) mel 'hat hardi !** : À la fin août, mi-septembre on devait récupérer le miel et certainement qu'il y avait beaucoup de miel ! *(Kleden)* ; **Ya-ya ha sertenamant an dra-he a daole c'hwezh** : Oui, oui et ça dégageait certainement une odeur *(Kergloff)*

**SERTIFIKAD** [(z/s)ɛrti'fikəd-t] : [***sertifikad*** 1992] n.m. (pl. **sertifikajou** [sɛrtifi'kɑːʒu]) ; Certificat

**Bet neus e sertifikad** : Il a obtenu son certificat *(Berrien)* ; **Hag heñw oa deut an oad daoñ d'hond d'ar sertifikad** : Il avait atteint l'âge d'aller au certificat *(Sant-Hern)* ; **Ma pije lesket ar paotr da zond d'ar skol bemde, regulier, neuhe hallche kaoud e sertifikad (a-)benn fin ar bla** : Si vous aviez laissé le garçon venir à l'école tous les jours, régulièrement, il pouvait obtenir son certificat d'ici la fin de l'année *(Berrien)* ; **Ha neu'n oun bet pa(d) ur blavezh war Kallag war-lerc'h ar sertifikad** : Et alors j'ai été pendant une année sur Callac après le certificat *(Duod)* ; **Oa bet hañw ba e sertifikad, oa ressevet heñw** : Il avait eu son certificat, il était reçu *(Sant-Hern)* ; **C'hwec'h la on bet ba'r skoul, c'hwec'h la ha ma bet ar sertifikad, ma ket bet redoublet gwech e-bed !** : Je suis allé à l'école pendant six ans, six ans et j'ai obtenu le certificat, je n'avais jamais redoublé *(Brennilis)*

- **Dikte-sertifikad** : Dictée de certificat ; **Ur wech ma gwraet un dikte-sertifikad** : Une fois, je fis une dictée de certificat *(Kallag)* ; **Ma gwraet un dikte-sertifikad ha mi ma gwraet an neubeutañ faotennou ba'n dikte** : Je fis une dictée de certificat et c'est moi qui fis le moins de faute dans la dictée *(Kallag)*

**SERVICH / JERVICH** ['sɛrviʒ-ʃ] ['ʒɛrviʒ-ʃ] : [***seuig*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [sɛr'viʃu] [ʒɛr'viʃu]) ; Service

- **Rentiñ-jervich da** ['rènti'ʒɛrviʃta] : Rendre service à ; **Med n'oun ket (e)vid lared hag-eñ meus rente(t) jervich d'an dud** : Mais je ne peux pas dire si j'ai rendu service à la population *(Kalaner)* ; **Ar re-he gae tud (e)vid nitra da labourad o feurmou dê (e)vid nitra 'è, med rent reegn jervij d'an heñi na ket 'e ! Kuit a erc'hent** : Ils trouvaient des gens pour rien pour travailler leurs fermes pour rien également, mais ils rendaient service à celui qui n'avait rien non-plus ! Sans demander d'argent *(Poullaouen)* ; **Ha sert(e)namant neus rentet chervij dé kalz tud** : Et certainement qu'il a rendu service à beaucoup de gens *(Kleden)* ; **Be peus tud 'è, houïet walc'h, ma gallegn houll ahan(o)h rey ha rentañ jervij na reegn ket ma gallegn, ar c'hontrel é !** : Tu as des gens aussi, vous savez bien, s'ils pouvaient vous demander ils le faisaient et ils ne rendaient pas service quand ils pouvaient, c'est le contraire ! *(Ponvel)*

**SERVICHAÑ / SERVIJIÑ / CHERVICHAÑ / JERVICHAÑ** [(s/z/ʃ/ʒ)ɛr'viʃə] [(s/z/ʃ/ʒ)ɛr'viːʒi] ['(ʃ/ʒ)ɛrviʃ] : [***serfigaff*** 1499] vb. ; Servir

**D'un dra mennaket a reñkeh chervich !** : Vous devez bien servir à quelque chose *(Landelo)* ; **Ur banne gwin mad oa chervichet daoñ** : On lui servit un verre de bon vin *(Landelo)* ; **Jervijè keme(d) 'vi(d) ar saout ar mo(d)-se** : Ainsi il ne servait que pour les vaches (trocart) *(Kareis)* ; **Ur bomp vad meus ha houzh meus ket kollet ! Ha houzh jervichey din da c'hweo un'-all c'hoazh pe diw !** : Elle a une bonne pompe et elle je ne l'ai pas perdue ! Et elle me servira à en gonfler encore une autre ou deux ! *(An Uhelgoat)* ; **Bon 'ha ! Ni p(a) oa 'n-om ga(v)et, m(a) haotr-kaezh, oa laket ba'h ar sal vraw ene, paotr-kaezh, deut ur bleumpenn da servijiñ 'ha(no)mp da houll diganemp petra gemerchomp** : Bon ma foi ! Nous, lorsqu'on se retrouva, mon pauvre, nous fîmes placées dans la belle salle là, mon pauvre, une belle femme pour nous servir et nous demander ce que nous prendrions *(Skrigneg)* ; **Traou vraw vije, servichent kimed d'o(be)r an dra-he** : C'était de belle choses qui ne servaient que pour faire ça *(Berrien)* ; **Ya ha chervijiñ vis(e) 'taw ga ur bern tud 'è, pell-zo zo (a)boe heñ !** : Oui et pour le service il y avait toujours un tas de gens, ça fait bien longtemps depuis hein ! *(Ponvel)*

- **Da bet(r)a jervij + *vb.*** : À quoi ça sert de + *vb.* ; **Da bet(r)a jervij blejal ha 'n-om jalañ** : À quoi ça sert de brailler et de se plaindre ? *(Poullaouen)*
- **'N-om jervichañ (deus)** : Se servir (de) ; **Me (e)n-em jervichen ket deus houzh kalz kin, (ne)med ur wech tre var(e) !** : Je ne servais plus beaucoup d'elle, seulement une fois le temps ! *(An Uhelgoat)* ; **Ya, pé v(o)a 'n-em servichañ** : Oui lorsqu'il se servait *(Pleiben)* ; **Élise ! Un tamm pe-naos a ho ? – Eh ! Me 'n-om servijo ma-hun, feus kemed 'n-om servijiñ neu'n** : Élise ! Comment veux-tu ta part ? – Eh ! Je vais me servir toute seule, tu n'as qu'à te servir alors *(Skrigneg)* ; **Ah ya, me 'h a d(a) 'n-om servijiñ neu'n !** : Ah oui, moi je vais me servir alors ! *(Skrigneg)* ; **Eh ! Sete 'plass pêo an dra-he, pudur oamp ket aet ba'h *le libre service*, hom-hun o 'n-om servijiñ** : Eh ! Donc au lieu de payer ça, puisque nous étions allées en libre service, nous servir nous-même *(Skrigneg)*
- **Jervichet dec'h** : Servez-vous ; **Bremañ jervichet dec'h** : Maintenant servez-vous *(Berrien)*

**SERVICHOUR / CHERVICHOUR / JERVIJER** [(s/ʃ)ɛr'viʃur] [ʒɛr'viːʒər] : [***servijour*** 1732] n.m. (pl. **-ien** [(s/ʃ)ɛrvi'ʃurjən] [ʒɛrvi'ʒɛrjən]) ; Serviteur / & (un) Chéri / Fiancé

◆ Chéri ; **Goûd a hounn ma ka(v)et ur jervijer hag a oa un tamm poñsin 'ha !** : Je sais que j'avais trouvé un chéri, et c'était un bel homme ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Hag a tapet ma bissiklèt ha aet dé Guénéquen ! Ene ma ka(v)et ur jervijer** : Et j'avais pris ma bicyclette et je suis partie à Quénéquen ! J'y avais trouvé un chéri *(Skrigneg)*

◆ Fiancé ; **Hi jervijer war an daol bazh-kañwet** : Son fiancé sur la table ensevelie *(Poullaouen)*

◆ Serviteur ; **Servichourien nagn, med sertenamant na ramplassent ket ar wreg** : Ils avaient des serviteurs, mais certainement qu'ils ne remplaçaient pas l'épouse *(Lokered)* ; **Kaoseet meus deuh ar chervichourien hag eint prest da gwilhotinañ (aha)noh !** : J'ai parlé aux serviteurs et ils sont prêts à vous guillotiner ! *(Lokered)*

**SERVÏED** [(s/z)ɛr'vi.ʲᵊd-t] : [***seruiet*** 1633] n.m. ; Serviette

**Pa vijen à passaad da vad mo(d)-se vije lakeet ur servïed net ha laket ar larjênn ba-kreis ar servïed d'ablame d'an druani d'antreal, pa vije tommet din** : Lorsque je toussais pour de bon comme ça, on mettait une serviette propre et on mettait le chiffon graisseux au centre de la serviette afin que le graisse pénètre, vu que ça m'était chauffé *(Skrigneg)*

**SERVO** [sɛrvo] : n.m. (pl. **-iou** [sɛr'voju]) ; Cerveau

**Nagn ka(v)et un tumeur didan ar servo ha oa bet operet goude, med (evi)d-afer-se oa ket bet a vadou war-lerc'h, na ket bet gall labourad goude** : Ils trouvèrent une tumeur sous le cerveau et après il fut opéré mais, pour autant il n'y eut pas de bienfaits ensuite, après il ne put travailler *(Lokarn)*

**SESISSAÑ** [se'zisə] : [***sæzizaff*** 1576] vb. ; Saisir (cuisson)

**Hag a zistrempon 'naoñ ha pa vé 'virviñ diwarnoñ neuhe a lakon an dra-he ba'h ar sac'h, pa mé distrempet 'naoñ a lakon 'naoñ blam da sesissiñ 'naoñ** : Et je le délaye et lorsque ça bout en surface je mets ça dans un sac, lorsque je l'ai détrempé, je le mets pour le saisir *(Skrigneg)*

**SÊSON** ['sɛːzən] : [***saeson*** 1499] n.f (pl. **-iou** [sɛ'zɔ̃nju]) ; Saison

**Ur sêson ma bet gwraet barzh** : J'y avais fait une saison *(Brennilis)* ; **Ba'r sêson vras vis(e) ket kousk kreis-te, ah nann !** : À la grande saison il n'y avait pas de sieste de midi, ah non ! *(Kleden)* ; **Hezh so bet (a)ssam(es) g(a)nin 'h o(be)r kampagnou, petram 'h o(be)r sêsoniou 'vel po c'hoant, ba'r *sucrerie* !** : Il a été avec moi faire des campagnes, ou-bien faire les saisons comme tu voudras, à la sucrerie ! *(Speied)* ; **Nann, (ne)med ar sec'hor ! Sec'hor mis-meurzh, an dra-he so un dra hag a zo bet digoueet, bremañ vé ket kement kin, ar sêsoniou zo cheñchet** : Non, que la sécheresse ! La sécheresse du mois de mars, c'est une chose qui arrivait, maintenant plus autant, les saisons sont changées ! *(Berrien)*

**SETAÑS / SAÑTAÑS** ['setɑ̃s] [sɑ̃tɑ̃s] : [***se(n)tanç*** 1519] n.f. (pl. **-ou** [se'tɑ̃su] [sɑ̃'tɑ̃su]) ; Sentence

**'H ees da gleved da setañs ga da vamm** : Ta mère va te donner ta sentence *(Poullaouen)*

- **Roiñ ar sañtañs** : Prononcer la sentence ; **Setu pé oè ràet ar sañtañs hih alvokad noè laret d'hañ** : Quand la sentence fut donc prononcée son avocat lui dit à lui *(Kergrist)*

**SETU / SETE / SETOU / HETE** ['sɛtu] ['sɛtə] ['sɛtɔ] ['hɛtə] : [***chetu*** XV^e^] ad. ; Donc / Voici / Voilà

**Ha sete heñw en hent adarre** : Et le voici de nouveaux en route *(Berrien)* ; **Sete ablame-se debowe meus dalc'het soñj deusouti** : Voilà pourquoi depuis je l'ai gardée en tête (une histoire) *(Landelo)* ; **Sete houmañ komañs meh-mod** : Voilà qu'elle commence de la même manière *(Landelo)* ; **Sete (e)ma toud din-me** : Donc tout

m'appartient *(An Uhelgoat)* ; **Hete n'on ket trôet ba'h an ti** : Je ne suis donc pas passé faire un tour dans la maison *(Berrien)* ; **Sete me yô (a)darre !** : Je repartis donc une nouvelle fois ! *(Berrien)* ; **Ha sete oa-ñw aet (a-)bred deuh ar mintin** : Et il partit donc tôt le matin *(Plonee)* ; **Med me lak ur gouel war'nê, hete ar mo(d)-s(e) an dra-he espern (a)nè deuh ar yinijenn !** : Mais je mets un voile sur eux, ainsi donc ça les protège du froid ! *(Skrigneg)* ; **Med setu walc'h pe-naos oa sterd ar jeu !** : Et donc voilà comment c'était dur ! *(Sant-Nigouden)*

- **Set' ahe toud** : Voilà tout ; **Ur wich pe diw, set' ahe toud !** : Une ou deux fois, voilà tout ! *(Skrigneg)*
- **Sete ar mod-se** : Voilà ; **Beñ sete ar mod-se** : Ben voilà *(Ponvel)*

**SEULAMANT / SEULAMED / SULAMANT** [sœ'lɑ̃mən] [sœ'lɑ̃məd-t] [sy'lɑ̃mən] : [***seulamant*** 1925] ad. concessif ; Seulement

**N'é ket Kalaner seulamed** [sə'lɑ̃məd-t] : Ce n'est pas seulement Calanhel *(Kalaner)* ; **Oa ket, seizh pe eizh aneval oa seulamant** : Non, il y avait seulement sept ou huit animaux *(Berrien)* ; **Ah an dra-he vije ket gwraet (ne)med seulamant (e)vidoc'h, (e)vid an ti ! (E)vid ar familh !** : Ah ça se faisait seulement pour toi, pour la maison ! Pour la famille ! *(Berrien)* ; **Ar mod-se reemp ur boupeenn, (a-)wechou vije gwraet ga seulamant un tamm koat ha nije dow droad ha vije laket diw vrec'h daoñ ha un tamm penn ga ur batatesenn** : Nous faisions une poupée comme ça, parfois on faisait seulement avec un bout de bois qui avait deux pieds et on lui mettait deux bras et une espèce de tête avec une patate *(Skrigneg)* ; **Dow p(e) tri vi ha vije laket sulamant ba'h ar baner ahe gis-se kichenn toull-an-noñr** : Seulement deux ou trois œufs qu'on mettait dans le panier là comme ça près du pas de la porte *(Skrigneg)* ; **Med seulamant ba'r mañjouerou, 'benn ar fin, ar memes re zebe toud, oa ket rassionet me(me)s-mod !** : Mais seulement dans les mangeoires, au final, ce sont les mêmes qui mangeaient tout, ce n'était pas rationné de la même manière ! *(Berrien)* ; **An trokar oa 'vel ur goutell vras, seulamant un toull oa barzh, c'hwi dennè hezh maes, ar mo(d)-se tàe ar gaz maes** : Le trocart était comme un grand couteau, seulement il y avait un trou dedans, vous l'extrayiez, c'était ainsi que les gaz s'échappaient *(Kareis)* ; **Med seulamant 'benn vis(e) e(rr)o ar goañw, ar voenn-prad oa ket mad ! Neu'n hezh oa ket kalz magadurezh barzh, ar brenn oa treut** : Mais seulement avant que l'hiver n'arrive, le foin de prairie n'était pas bon ! Il n'avait pas beaucoup de valeur nutritive, le son était maigre *(Ponvel)* ; **Ar re-s(e) ra parti toud deuh an Tri-Roue ha ar C'harr-Kamm ah(e) gis-s(e) ha weleh 'nê, med seulamant daw é gouïed just** : Elles font toutes partie de la Ceinture d'Orion et la Grande Ourse là comme ça qu'on voit, mais seulement il faut savoir exactement *(Kleden)* ; **Med an dra-s(e) zo papred ! Med seulamant brezhoneg vé ket klêt an dra-se kin !** : Mais ça existe toujours ! Mais seulement on n'entend plus ça en breton ! *(Kleden)* ; **Ur wich ar bla vije cheñch(et) ar pell ! Seulamant ! Heus keme(d) gwel(e)d 'benn-neuhe pe-nao(s) vije ket e(rr)i (ne)med poultrenn kin 'barzh kajimant** : On changeait la balle une fois par an ! Seulement ! Tu n'as qu'à voir pour-lors comment ce n'était quasiment plus que poussière à l'intérieur *(Skrigneg)*

**SEURES** ['sø:rəz-s] : [***seurez*** 1890] n.f. (pl. **-ed** [sø're:zəd-t]) ; (bonne) Sœur

**Beleien ha seuresed** : Des prêtres et des sœurs *(Berrien)* ; **Oh ! Homañ, kasimant-sur, yey da seures me bai** : Oh ! Elle, c'est quasiment sur, je te parie qu'elle deviendra sœur *(Plonee)* ; **Ha goud(e) neu'n oan kasset da di ar seurésed amañ d'ar skol, da Gallag** : Et après alors on m'a envoyé chez les sœurs ici à l'école, à Callac *(Kallag)* ; **Gou(de)-se oa an diw c'hoar goshañ oa aet da seures, ar breur oa 'tresse oa aet da vissioner ha gou(de)-se oa un'-all oa aet da vissioner 'e** : Ensuite il y avait les deux sœurs aînées qui étaient devenues sœurs, le frère entre elles était devenu missionnaire et ensuite un autre devint également missionnaire *(Lannedern)* ; **Ur seures na laret din un devezh, beñ dale k(et) ar boan diskiñ mann e-bed din pugur mi (e)n-om gachen ket d'o(be)r mann e-bed sur !** : Une bonne sœur me dit un jour, ben que ça ne valait pas la peine de m'apprendre quoi que ce soit puisque je ne ferais jamais rien de ma vie pour sûr ! *(Kallag)* ; **Ha pater ! Nondidïe ! Ni meump disket pater ya ! Ha me ma kredet ar re-he, me vije aet seures a-walc'h d'ar poent-se !** : Et des paters ! Nom de Dieu ! Nous avions après des paters oui ! Et j'y ai cru, je serais bien devenue sœur à ce moment-là ! *(Skrigneg)* ; **Houzh zo aet seures !** : Elle est devenue bonne sœur *(Ar C'hloastr-Pleiben)* ; **Med ar seurésed oa bet mad ha diskiñ labourad oamp bet** : Mais les bonnes sœurs furent bonnes et nous avions appris à travailler *(Poullaouen)* ; **Mond ga'r seures d'o(be)r pikurennou, houmañ oa eñfirmiéres, bet 'h o(be)r troiou ar mod-se** : Aller avec la bonne sœur faire des piqûres, elle était infirmière, à faire des tours comme ça *(Poullaouen)*

- **Bisïed-seures** : Des doigts de bonne sœur ; **Hounn(ezh) neus bisïed-seures** : Elle a des doigts de bonne sœur (Plouïe)
- **Doworn-seures** : Des mains de bonne sœur (pas burinées par le travail) ; **Hounn(ezh) neus doworn-seures** : Elle a des mains de bonne sœur *(Plouïe)*
- **Kaoud an aer da zusken lar ver ur seures** : Se faire passer pour un saint (m-à-m. avoir l'air de montrer qu'on est une sœur) ; **Med beañ zo lod ha' neus 'n aer da zusken lar vent seurésed, lar neugn ket gwraet mann e-bed ! Ar re-he é ar gwashañ !** : Mais y en a certains qui se font passer pour des saints, qu'ils n'ont rien fait ! Ce sont ceux-là les pires ! *(Skrigneg)*
- **Skol-ar-seurésed** : L'école des sœurs ; **Skoul-ar-seurésed ya, pañsïon oan** : L'école de sœurs oui, j'étais en pension *(Ponvel)* ; **Oy ! Me meus choñj pé oamp ba'r skoul-ar-seurésed, ar re-he oa mechant 'Tin heñ ?** : Oh ! Je me souviens lorsque nous étions à l'école des sœurs, elles étaient méchantes, hein 'Tine ? *(Plonee)*

**SEVEL** ['se:vəl] ['ze:əl] : [***seuell*** XV[e]] vb. (p.p. **sa(v)et** [(z/s)a:(v)ət]) ; Construire / (se) Développer / Élever / Faire pousser / Grandir / (se) Lever / Monter / Rabattre vers le haut

**Sa'et oa deus e gador** : Il s'était levé de sa chaise *(Plouïe)* ; **Ga ma mamm-gozh on bet sa(v)et, da zivé** : J'ai été élevé par ma grand-mère, en dernier *(Brennilis)* ; **A-greis-toud ar mod-se 'n-ur sevel !** : Subitement comme ça en se levant ! *(Skrigneg)* ; **Hemañ zo bet sa'et ga ma mamm** : Ma mère l'a élevé *(Plouïe)* ; **Me(d) ma vé ket ma zud 'vid sevel 'nèi, me a rey !** : Mais si mes parents ne peuvent pas l'élever, moi je le ferai ! *(Skrigneg)* ; **Sell ma zad-ïou zo chomet ba'n ti, me(d) sa(ve)t oa i vugale** : Donc mon arrière-grand-père est resté dans la maison, mais ses enfants avaient grandi *(Skrigneg)* ; **Me(d) oan keme(d) dow vis pa oan deut amañ, sell on sa(ve)t amañ hag**

**aboea on-me amañ** : Je n'avais que deux mois lorsque je vins ici, je suis donc élevé ici et depuis je suis ici *(Skrigneg)* ; **Me(d) alerjik é deuh i gazh 'è ! Ha koulskoude é sa(v)et gantoñ in bihen ha-toud !** : Mais il est aussi allergique à son chat ! Et pourtant il est élevé avec lui depuis petit et tout ! *(Skrigneg)* ; **Re-wir é ! Sete neuhe a sa(v)e 'tresse (a)darre, houzoh walc'h, 'tresse o-dow ! D(i)war-benn mann e-bed !** : C'est trop vrai ! Et donc ça montait à nouveau entre eux, vous savez bien, entre eux-deux ! À propos de rien du tout ! *(Skrigneg)* ; **Sete ni zo sa'et ha oa ket komañset (ne)med ugent munut so... Ha ni er-maes ma haotr-kaezh-mañ !** : Nous nous sommes donc levés, ce n'était commencé que depuis vingt minutes... Nous sommes sortis mon pauvre ! *(Skrigneg)* ; **Me(d) ar mod-all vïe sa(v)et ha ràet boued d'ar c'herseg da 'r mintin vïe ahe** : Mais sinon on était levé et on donnait à manger aux chevaux, là c'était le matin *(Speied)* ; **Oa ket voien da zelc'hen chech war ar veuc'h petramant ar loue vïe bet sa'et vall** : On ne pouvait pas continuer de tirer sur la vache ou-bien le veau se serait mal développé *(Ponvel)* ; **Ma zad-kozh so bet sa'et ga youd-kerc'h bemde, bemde, bemde !** : Mon grand-père a été élevé à la bouillie d'avoine tous les jours, tous les jours ! *(Plouïe)* ; **Me(d) heñ é red kaoud nerzh 'benn sevel 'naoñ, kar pounner é !** : Mais il faut avoir de la force pour le lever, car il est lourd ! *(Skrigneg)* ; **Laket na ba e joñj da lak droajou war toud ar loned vïe bet sa'et ba Sant-Herbod** : Il s'était mis dans l'idée de mettre des droits sur toutes les bêtes qui auraient été élevées à Saint-Herbot *(Landelo)* ; **A-wechou, pé vïe kistïon da sevel plous uhel war ar bern** : Parfois, lorsqu'il était question de lever haut la paille sur le tas *(Plouïe)* ; **Ya petram sa'ent d'an noñs d'ond da lakad dour pé vije ar re-all kousk(ed)** : Oui ou bien ils se levaient la nuit pour mettre de l'eau quand les autres dorment *(Berrien)* ; **Ha ni zo sa(v)et toud ! N'eus keme(d) ma zad 'gement oa chomet en-dro d'ar chidour(e)n !** : Nous nous sommes tous levés ! Il n'y a que mon père qui était resté autour du chaudron ! *(Skrigneg)* ; **Ma vê feurmou bihannoc'h a save tud da seizh eur** : Si c'étaient de plus petites fermes les gens se levaient à sept heures *(Plouïe)* ; **Sa'et oa un avelaj vras** : Un très grand vent s'était levé *(An Uhelgoat)* ; **Pessar mod vo sa'et ar vugwale ?!** : Comment on va élever les enfants ?! *(Landelo)* ; **Sa'et out bet ene** : Tu y as été élevée *(Berrien)* ; **An heñi oa o hond da sevel da zigentañ-toud** : Celui qu'il allait construire au tout départ *(Landelo)* ; **Petar é ar c'hig skañwañ zo war an Douar ? An heñi a sav e-hun !** : Quelle est la viande la plus légère qui y ait sur la Terre ? Celle qui se lève toute seule *(Plouïe)* ; **Sa'et war e dreid (a-)dreñw** : Levé sur ses pattes arrières *(Poullaouen)* ; **Staliou sa'et bord an hent vise ka(v)et war'nê frwezh ha bomboñiou** : On trouvait sur les étals des boutiques montées au bord de la route des fruits et des bonbons *(Poullaouen)* ; **Ha p'emañ dàet ar c'horv maes zo savet avel, med avel voll !! Ken noa béc'h an dud da chom en o sa ba'r vered kozh** : Et lorsque le corps sortit le vent se leva, mais un vent fou !! Tant et si bien que les gens avaient des difficultés à rester debout dans le vieux cimetière *(Kergrist)* ; **Na no ket saw ar loened ha no ket gwraet mann e-bed, beñ n'o ket labour d'an dud goude** : Si on n'élève plus les bêtes on ne fera plus rien, ben après les gens n'auront plus de travail *(Kallag)* ; **Nann pegur neus poan sevel pé vé aseet, ur wech bennag a zigouez dèi mond d'ar gabined** : Non puisque qu'elle a du mal à se lever lorsqu'elle est assise, il lui arrive des fois d'aller au cabinet *(Plouïe)* ; **An heñi a sav a-bred ?** : Celui qui se lève tôt ? *(Lokmarïa)* ; **Heñw na sa(v)et ar vorc'h** : Il leva la fourche *(Plonee)* ; **Med memes-tra neugn gwelet ur vogedenn o sevel ha pé mamp gwelet ur vogedenn à sevel oamp aet da wel petra oa** : Mais ils ont quand-même vu un nuage de fumée se lever, et lorsqu'ils ont vu un nuage de fumée se lever ils allèrent voir ce qu'il y avait *(Plouïe)* ; **'Hond da ve sa'et ar c'hoèien tew war ar gorre ha vise tapet (iv)e ar c'hoèien neu'n ga'r gloger, ga'r l(o)a-bod ma peus c'hoant ha vise laket ba ar pod (a-)raog oa deut an ekremeus** : La crème épaisse remontait à la surface et on prenait alors la crème à la louche, à la cuiller à pot si tu veux, et on mettait dans le pot avant que n'apparaisse l'écrémeuse *(Ponvel)* ; **Ha meus choñj ba ar re-mañ ba'r penn pé oa echüet oan aet da sevel ar grifon un tamm ha partïet ar c'heseg toud !** : Et je me rappelle de ceux-là au bout quand c'était fini j'allais lever un peu le griffon, et les chevaux de partir ! *(Plouïe)* ; **An dow Vreton na savet ur mell bern koat, heñzh oa bras-spontus, ur monumant** : Les deux Bretons avaient élevé un énorme tas de bois, il était immensément grand, un monument *(Kleden)* ; **Ma gouïet (a-)zigante deus ur plac'h ha' oa sa'et gantañ pad ar bresel** : Par eux j'ai eu connaissance d'une fille qu'il éleva pendant la guerre *(Plourac'h)* ; **Breudeured vihen vïe (iv)è ha red vije demp-ni da ziwoul ha da sevel toud** : Il y avait aussi les petits frères et il nous fallait les garder et tous les élever *(Skrigneg)* ; **Un hangar oa bet sa(v)et ha oa gwraet toud, pester ha traou sa'et 'ziwar an douar !** : On avait construit un hangar qui avait tout été fait, des poteaux et de trucs levés du sol ! *(Pluskelleg)* ; **Dam neuhe chomo ket seurt e-bed da reiñ d'ar loueou bihen ahe, pe-naos vé gwraet 'vid sevel ar loueou hag ar moc'h ?** : Dam alors il ne restera rien du tout à donner aux petits veaux, comment fait-on pour élever les veaux et les cochons ? *(Skrigneg)* ; **Ya, kar beñ deja 'benn sevel ar loned walc'h oa ket braw sevel** : Oui, car déjà pour élever les bêtes ce n'était pas facile *(Ponvel)* ; **Hem(añ) é sañs(et) ar bragou toull-beuc'h lec'h ar bragou-martolod, goûd a rit ahe oa un tal-karr ha' vïe sè(v)et** : C'est censément le pantalon à braguette alors que le pantalon de marin, tu sais qu'il y avait là un pont qu'on rabattait vers le haut *(Laz)*

- **Be savet ar jeu etre** : Être en querelle entre ; **Ah ya ! Ga'n dra-h(e) a sav ar jeu wichou** : Ah oui ! Parfois les querelles se font à cause de ça *(Skrigneg)* ; **Eh ! Sa(v)et a oa ar jeu 'tre Jañ-Mari ha Pier diwar-benn ar politik, dow vad a'ha !** : Eh ! Jean-Marie et Pierre étaient en querelle à propos de la politique, deux bons ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Ma lar(e)t daoñ oa daw daoñ sortïal ! Pugur oa bet sa(ve)t ar jeu etresse ! Boñ oa bugel (e-)be(d), oa ket sañsubl !** : Je lui avais dire qu'il fallait qu'il sorte ! Puisqu'ils étaient en querelle entre eux ! Bon il n'y avait pas d'enfant, ce n'était pas grave ! *(Skrigneg)*
- **Evid taped ar had / É red sevel mintin-mat** : Pour attraper le lièvre / Il faut se lever de bon matin (c-à-d. L'avenir appartient a ceux qui se lèvent tôt) *(Plouïe)*
- **Sevel a-bred deuh ar mintin** : Se lever tôt le matin ; **Sa'et a-bred deuh ar mintin** : Levé tôt le matin *(Berrien)*
- **Sevel an ahel-karr** : Lever d'essieu (jeu trad.) ; **Hag a vijent chechañ bazh-youd, vijent chetañ mein-poues, sevel an ahel-karr** : Et ils tiraient le bâton de bouillie, lançaient le poids, levaient l'essieu de charrette *(Plourac'h)*
- **Sevel ar berchenn** : Lever la perche (jeu trad.) ; **Lod a ree ar bariadenn, memes o zreid, o dowdroad ba ur sailh 'vid sevel ar berchenn c'hoazh** : Certain faisait le pari, même leurs pieds, leur deux pieds dans un seau pour lever la perche encore *(Berrien)*
- **Sevel ar gwenn-vi** : Battre les blancs en neige ; **Da zigentañ ga pevar vi hag a veskoñ ar sukr, dow-c'hant gramm sukr ha goude vé lak(et) an diw loaiad bleud gwinizh-tu hag an diw loaiad bleud-all hag ar**

**gwenn-vi vé sa(ve)t !** : Au départ avec quatre œufs et je mélange le sucre, deux cents grammes de sucre et après on met les deux cuillerées de farine de sarrasin et les deux cuillerées de l'autre farine, les blancs sont battus en neige ! *(Skrigneg)*

- **Sevel béc'h** : Semer la discorde ; **Ar re-benvidig c'hoarïè bank, ur jeu da sevel béc'h** : Les riches jouaient à la banque, un jeu à semer la discorde *(Poullaouen)*
- **Sevel d'an nec'h** : Pointer vers le haut ; **Hezh saw d'an nec'h 'ssames kad patates** : Il pointe vers le haut avec des patates *(Skrigneg)*
- **Sevel diwar** : Se lever de ; **Dizhtu a sav diwar ar sailh ha gomañs gopal (a)darr(e) !** : Elle se lève de suite du seau et recommence à crier ! *(Skrigneg)*
- **Sevel douar (da / deus)** : Buter le(s) ; **Sevel an douar deuhoute, ya** : Les buter, oui *(Plonee)* ; **Ahe on prest da sevel dou(a)r dê deja meus gwelet** : Là j'ai vu que je suis déjà prête à les buter *(Skrigneg)* ; **Ur tamm soc'h dé se(v)el douar deus ar patates** : Un petit soc (butoir) pour buter les patates *(Kleden)* ; **Neuhe a'h on prest deja da sevel dou(a)r da ma vatates** : Alors je suis déjà prête à buter mes patates *(Skrigneg)* ; **Oh ya ! Sa(v)emp 'nê ga'r buter hag a vije an hadou** : Oh oui ! Nous les butions au butoir et il y avait les semences *(Sant-Wazheg)* ; **Ma vijoc'h ket deut e ma sa(ve)t dou(a)r d'ar patates deja un tamm** : Si vous n'étiez pas venus j'aurais déjà un peu buté les patates *(Skrigneg)*
- **Se(v)el droug ba e rer** : Se prendre le chou ; **Med (a-)benn-neuhe oa sa'et droug ba rear ar Gewr bras 'e !** : Mais pour-lors ça prenait le chou au grand Gewr *(Landelo)*
- **Sevel e benn war-horr(e)** : Sortir la tête de l'eau / Sortir des dettes *(Plouïe)*
- **Sevel e chouk** : Relever la tête / Sortir des dettes / Redresser la barre ; **Gall neus sevel e chouk** : Il a pu redresser la barre *(Plouïe)* ; **Sevel ra i chouk, un dra m(e)nnaket so** : Il relève la tête, il se passe quelque chose *(Skrigneg)*
- **Sevel e gabow** : Lever son postérieur (en penchant sa tête et son corps vers l'avant et le sol, comme un nouveau-né) ; **Ha goud(e)-se ur mouss 'è, pedam un dèn deut, ma sè(v)e e doull d'an nec'h : Sè(v)et neus e gabow !** : Et ensuite un môme également, ou bien une personne avancée en âge, s'il levait son cul vers le haut : Il a levé son postérieur ! *(Laz)*
- **Sevel e joñj da ub (da) + *vb.*** : Se décider à / Décider de ; **Hag ar re-he oa sa'et o soñj dê d'ober bep maner** : Et ils s'étaient décidés à faire chacun un manoir *(Landelo)*
- **Sevel en e saw** : Se mettre debout ; **Hañw saw en e saw** : Il se mit debout *(An Uhelgoat)* ; **Hemañ oa savet en e saw** : Il se mit debout *(An Uhelgoat)*
- **Sevel e re(w)r ba'n aer** : Lever le derrière en l'air ; **Sevel a reent o rèr ba'n aer** : Ils levaient le derrière en l'air *(Poullaouen)*
- **Sevel e vouezh** : Lever la voix ; **Hih alvokad noè sa'et i vouezh** : Son avocat leva la voix *(Kergrist-Moelou)*
- **Sevel e zorn** : Lever la main ; **Ma sa'on ma dorn ho kemed dond da ma c'haoud hag an dra-he sinifïo vin ket 'vid digass 'nê ganin maes** : Si je lève la main tu n'as qu'à venir à ma rencontre, ça voudra dire que je ne pourrai pas les extraire et les rapporter *(Skrigneg)*
- **Sevel *ub.* re sod** : Élever *qqn* de façon trop laxiste ; **Houzh zo bet sa(v)et re sod ! Houmañ vé lesket d'o(be)r toud ar pezh né-i c'hoant !** : Elle a été élevée de façon trop laxiste ! On la laisse faire tout ce qu'elle veut *(Skrigneg)*
- **Sevel war e dreid a-dreñw** : Monter sur ses grands chevaux ; **Ha neu'n ma saw(et) war ma dreid a-dreñw** : Et je me montais alors sur mes grands chevaux *(Lokarn)* ; **Oh ! Neu'n oa-hè saw(et) war o dreid a-dreñw** : Oh ! Ils montèrent alors sur leurs grands chevaux *(Lokarn)*
- **Sa'et é ar pebr daoñ ba'n e vri** : La moutarde lui monte au nez (il s'énerve) *(Plouïe)*
- **Pa sav ar moged pik vé amzer mik** : Quand la fumée monte tout droit c'est qu'il fait temps calme *(Plouïe)*

**SEVENAÑ** [(s/z)e'veːnə] : [***seveni*** 1716] vb. ; Accomplir / Réaliser

**Med oblijet oa-hañw da sevenañ ar pezh noa laret pugur an hini noa roiñ hei e draou dèoñ, hezh vise bet e hini** : Mais il était obligé d'accomplir ce qu'il avait dit puisque celui à qui elle avait donné ses choses aurait été le sien (son choix) *(Plonee)*

**S'HA / S'HAG** [sa(g)] : [***entresea hac*** 1499] prép. ; Vers (cf. **ETRESSEG / ETRAMEG**)

**Sell s'hag amañ** : Regarde vers ici *(Kergrist)* ; **Sell s'ha din** : Regarde vers moi *(Kergrist)* ; **S'ha'r gêr** : Vers la maison *(Kergrist)*

- **S'ha din** : Vers moi
- **S'ha daoñ** : Vers toi
- **S'ha dèi** : Vers elle
- **S'ha dim(p)** : Vers nous
- **S'ha dac'h** : Vers (vous/toi)
- **S'ha dê** : Vers eux

**SI** [siː] : [***sy*** 1557] n.m. (pl. **sïou** ['siju]) ; Défaut / Manie

**Klask ar si** [siː] : Chercher le défaut *(Plouïe)* ; **Ha neu'n vefe bet ur si** [siː] **dit ! Oh nann ! Ur si vall c'hoazh !** : Et alors ça aurait été un défaut pour toi ! On non ! Un vilain défaut en plus ! *(Plourac'h)* ; **Me meus choñj pa teue tud du-mañ, pa vijen-me 'selled deusoute, me ga(v)e ur si** [siː] **bennañket, a-greis-toud a gomañsen c'hoarzhin** : Je me rappelle lorsque des gens venaient chez moi, lorsque je les regardais, je trouvais un défaut quelconque, tout à coup je commençais à rire *(Skrigneg)*

- **Pep hini neus e si** [si:] **/ Ha lod neus dow pe (t/d)ri** : Chacun a son défaut / Et certains en ont deux (voire/ou) trois *(Plouïe)*

**SIAÑS** [sjɑ̃:s] : [***sciance*** 1499] n.f. ; Science

**Esplik a ree traou demp alïes ba'r siañs** : Il nous expliquait souvent en science *(Skrigneg)* ; **Oh, kaos ar patates ha kaos penaos gleemp o(be)r an dra-mañ, penaos o(be)r an dra-he, vije disket demp ba'r siañs** : Oh, parler des patates et parler comment nous devions faire ci, comme faire ça, c'est ce qu'on nous apprenait en science *(Skrigneg)*

**SIANTIFIK** [sjɑ̃ntifik] : ad. & n.m. (pl. **-ed** [sjɑ̃nti'fikəd-t]) ; Scientifique

**Ga ur sistem, oa ket siantifik, 'vel lar 'r re-mañ** : Avec un système, ce n'était pas scientifique, comme ils disent *(Skrigneg)*

**SIFELENN** [si'fɛlən] : [***siuellenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [sifɛ'lɛnu]) ; Sangle / Surfaix (cf. **FISSELLENN**)

**Ha dalc'h mad d'ar sifelenn da owen chomfe ar stoup toud deuh ar girjer** : Et la sangle bien en main de peur que l'étoupe reste accrochée aux talus (boisés) *(An Uhelgoat)*

**SIGARETENN** [(s/z)iga'rɛtɛn] : [***sigaretenn*** 1978] n.f. ; Cigarette

**Ha heñ oa bec'h toiñ ha aet da lak an tan d'e sigaretenn, na taolet e alumetesenn d'an traoñ ha koueet an tan ba'r bern plous** : Et il était affairé à couvrir, il mit le feu avec sa cigarette, il balança son allumette en bas et le feu prit dans le tas de paille *(Speied)*

**SIGNALIÑ** [si'ɲɑ:lə] : [***signaliñ*** 1992] vb. ; Signaler

**Ar liprañ tra é signaliñ (a)nê** : Le plus simple est de les signaler *(Poullaouen)*

**SIKEN** [ˌsikɛn] : [***siken*** 1876] ad. ; Même

✗ *syn.* : ***memes***

**C'hwerw-ru, 'r re-h(e) zo avalou d'o(be)r chistr ha chistr mad siken !** : Des aigres-rouges, ce sont des pommes pour faire du cidre et du bon cidre même ! *(Laz)* ; **D'ar mar(e)-s(e) oa brezhoneg mad 'hat ! Fei mad ! Heñi ar vro kwa ! 'Benn-neuh(e) 'r re-h(e) nôa kalz mignoc'h pochou 'vidin, sur siken !** : À cette époque il y avait du bon breton ma foi ! Bon ma foi ! Celui du coin quoi ! Pour-lors ils (les anciens) avaient beaucoup plus de mots que moi, c'est même certain ! *(Laz)*

**SIKLUTENN** [si'klytən] : [***siklutenn*** 1927] n.f. (pl. **-ou** [sikly'tɛnu]) ; Cagibi / Réduit / Piaule / Pieu / Personne élancée / & Derrière (postérieur) / Terme affectueux pour les enfants

**Me zo hond ba ma siklutenn** : Je rentre dans ma piaule *(Plouïe)* ; **Bremañ 'h an ba ma siklutenn** : Maintenant je vais dans ma piaule *(Plouïe)* ; **Sell 'ta pe-seurt siklutenn é hezh** : Regarde comme il est élancé *(Plouïe)* ; **Alïes vise laret neuse pegur ar gwele-klos vise alïes ba kichenn an oaled ha vise laret : Poent é dit mond ba da sikluten. Pé vïe deut ar mare, an eur, komañs deus an nos : Poent é mond ba'r siklutenn** : Souvent on disait donc puisque le lit clos se trouvait souvent à côté de l'âtre et on disait : Il est temps que tu ailles dans ton pieu. Quand le moment, l'heure, arrivait, que la nuit commençait : Il est temps d'aller au pieu *(Plouïe)* ; **Oh ma siklutenn** : Oh mon « siklutenn » *(An Uhelgoat)* ; **A-bred 'h an da ma siklutenn** : Je vais tôt au pieu *(Poullaouen)*

**SIL** ['zi:l] : [***sizl*** 1499] n.m. ; Filtre

**Heñw hall daoñ bi braw ha yell, kar hezh neus passeet ba ur sil** : Il peut bien être beau et mûr, car il est passé dans un filtre *(Sant-Hern)* ; **Ha neugn gwelet diw blac'h ha oa ur sil gante** : Et ils ont vu deux femmes qui portaient un filtre *(Lokarn)*

**SILAÑ** [(s/z)i:lə] : [***sizlaff*** 1499] vb. ; Filtrer

**Pé vïe mal(e)t ar c'herc'h ha vïe silet goude, vïe passeet ba un tam(ou)es ha vïe poahet goude d'o(be)r youd** : Lorsqu'on moulait l'avoine et qu'après on filtrait, on passait dans un tamis et après on cuisait pour faire de la bouillie *(Brennilis)* ; **Yè, youd-arsiled, n'é ket tre memes-tra, pé vé youd-siled vé daw mesk (a)nèoñ ha sil (a)nèoñ war un tam(ou)es, ga'r youd-kerc'h vé gwraet, med c'hwi ra (a)naoñ duzhtu heb sil (a)nèoñ** : Oui, « youd-arsiled », ce n'est pas exactement la même chose, lorsque c'est de la « youd-arsiled » il faut la mélanger et la filtrer sur un tamis, on fait avec la bouillie d'avoine, mais vous la faite de suite sans la filtrer *(Sant-Wazheg)* ; **Sil (a)naoñ vé gwelloc'h, gwelloc'h é youd-siled, an dra-he é youd ar vammou-gozh** : C'est meilleur de la filtrer, la « youd-arsiled » est meilleure, c'est la bouillie des grand-mères *(Sant-Wazheg)* ; **Med, c'hwi gav doc'h ganin a vé amzer da silañ youd pé a vé prenet youd-kerc'h ba'r vagasin !** : Mais vous croyez que j'ai le temps de filtrer la bouillie alors qu'on achète la bouillie d'avoine au magasin ! *(Sant-Wazheg)* ; **Oblij oc'h da silañ (a)nèi ! Yeo !** : Tu es obligé de la filtrer ! Si ! *(Pleiben)*

- **'N-om silañ ba** : S'infiltrer dans ; **Pé vis(e) dour 'vel dec'h, eh beñ toud ar re-s(e) a 'n-om sile ba'r puñs hag vije dour-troub(l)** : Lorsqu'il flottait comme hier, eh bien tous ceux-là s'infiltraient dans le puits, l'eau était trouble *(Poullaouen)* ; **An dour-haw da 'n-om sil 'è, pugur oa kemed kreier, oa kemed berniou-teil partoud, en-dro d'an ti !** : Le purin s'infiltrait également, puisqu'il n'y avait que des crèches, que des tas de fumier partout, autour de la maison ! *(Poullaouen)*

- **Tañoues-silañ-toas** : Tamis à filtrer la pâte ; **Ar bleud-kerc'h vise laket ba'n dour 'è da ziloaiiñ hag an de war-lerc'h vise passeet ba un tañoues-silañ-toas** : On mettait aussi la farine d'avoine à décanter dans l'eau et le lendemain on passait dans un tamis à filtrer la pâte *(Ponvel)* ; **Silañ toas ! Da sil an toas, dreñw oa un tañoues-silañ-toas ha vise silet hezh** : Filtrer la pâte ! Pour filtrer la pâte, derrière se trouvait un tamis à filtrer la pâte et on la filtrait *(Ponvel)*
- **Youd-siled** : Bouillie d'avoine ; **Eh ! N'ouzoh ket ga petra c'hoazh a 'n-om regalon ? Gad ar yod-siled** : Eh ! Vous ne savez pas avec quoi je me régale ? Avec la bouillie d'avoine *(Skrigneg)* ; **Sil (a)naoñ vé gwelloc'h, gwelloc'h é youd-siled, an dra-he é youd ar vammou-gozh** : C'est meilleur de la filtrer, la « youd-siled » est meilleure, c'est la bouillie des grand-mères *(Sant-Wazheg)*

**SILHAD** ['(s/z)iʎ(əd-t)] : [***silhad*** 1992] vb. ; Assaillir

**Matrehe me yey da silh ganoc'h (iv)e** : Peut-être irai-je aussi à l'asseau avec vous *(Plonee)*

**SILÏENN / JILÏENN** [zi'lijən] [ʒi'li:n] : [***silyenn*** 1499] n.f. ; Anguille

**Daon ! Ur jilïenn bennañket 'ta !** : Dam ! Une anguille quelconque tiens ! *(Skrigneg)*

**SILÏENN-GARZH / JILÏENN-GARZH** [zi'lijən,garz-s] [ʒi'li.n,garz-s] : n.f. (pl. **silïou-garzh** [(z/ʒ)i'liju,garz-s]) ; Couleuvre

**Ah ya ! Me(d) an dra-h(e) zo un àer ! Ar jilïenn-garzh** : Ah oui ! Mais ça c'est une vipère ! La couleuvre *(Skrigneg)* ; **Silïenn-garzh, med kalz a dud oarant ket hanoiou ar loened ! Ah nann !** : Couleuvre, mais beaucoup de gens ne savent pas les noms des animaux ! Ah non ! *(Plourac'h)*

**SILOU** ['zilu] : vb. ; Écouter (cf. **CHILOW**)

**SILZIG** ['silz(ig-k)] : [sing. ***silsiguenn*** 1499] coll. (sing. **-enn** [sil'zi:gən] sing. pl. **-ennou** [silzi'gɛnu]) ; (des) Saucisses

✗ *cf.* : ***saossisson***

**D'o(be)r ar silzig vije meh-mod 'è** : Il servait aussi à faire les saucisses *(Bolazeg)* ; **Silz' vé gwraet un tamm ga'r bouellou bihen** : On fait un peu de saucisses avec les petits intestins *(Kolloreg)* ; **Silzig, un hanter deuh ar pe-moc'h vije kass(e)t dê-gn** : Des saucisses, on leur envoyait la moitié du cochon *(Bolazeg)* ; **Ar silzig neuhe a gemer ar moged ha re-founnus** : Les saucisses absorbent alors la fumée trop rapidement *(Kolloreg)* ; **Kannet vije ar bouellou, gwraet vije anduilhenn, saossisson ha silzig** : On lavait les boyaux, on faisait de l'andouille, du saucisson et des saucisses *(Berrien)* ; **Lesket vise ar silzig dow zevezh matrehe, tri de touljust, pegur ar re-he zisec'h** : On laissait les saucisses peut-être deux journées, tout juste trois jours, puisque elles se dessèchent *(Kolloreg)* ; **Laket vise ar silzig en-dro d'ar vazh mod-se, med ar re-he visent ket lesket pell ba'r machin na ba'r moged** : On mettait les saucisses autour du bâton comme ça, mais on ne les laissait pas longtemps dans la machine ni dans la fumée *(Kolloreg)* ; **Ha oa mad ar vil(in) pa vije diviñset ur penn d'o(be)r ar silzig ! Vije cheñchet, machin(et) hag ahe vije gwraet ar silzig** : Et le hachoir était bien lorsqu'on dévissait un bout pour faire les saucisses ! On changeait, on machinait et là on faisait les saucisses *(Skrigneg)* ; **Pad ar su(zhu)n a vije kajimant tamm kig e-bed da zibiñ, me(d) pa 'h eemp ar mo(d)-se a vije : Soubenn ! Kig-soubenn ! Dow sort pate ! Silzig !** : En semaine on ne mangeait quasiment pas de viande, mais lorsque nous allions comme ça, il y avait : De la soupe ! Du pot-au-feu ! Deux sortes de pâtés ! Des saucisses ! *(Skrigneg)*

**SIMAÑTIER** [si'mɑ̃tjər] : [***simanter*** 1931] n.m. (pl. **-ien** [simɑ̃'tjɛrjən]) ; Cimentier

**Disket meus ga ur simañtier ba Mêl-Kareis** : J'ai appris le métier avec un cimentier à Maël-Carhaix *(Lokarn)* ; **Ma micher kentañ é simañtier, ba-lec'h oan 'labour(a)d vis(e) ket kaoseet deus ar massonerien** : Mon premier métier est cimentier, on ne parlait pas de maçons là où je travaillais *(Lokarn)* ; **Med heñ oa labour ur simañtier, ur massonour oa massoner-mein ! Heñ na laboure kemed mein daoñ !** : Mais c'était le travail d'un cimentier, un maçon c'était un maçon construisant en pierre ! Il ne travaillait que la pierre ! *(Lokarn)* ; **Ha gwel(et) vis(e) oa ket tuêt 'vel ur simañtier da bos agloiou na da blafono, na k(et) an tu ! Oa ket kustum d'o(be)r** : Et on voyait qu'il n'était pas doué comme un cimentier pour poser des agglomérés ni pour faire des enduits, il n'avait pas la combine ! Il n'était pas habitué à faire *(Lokarn)*

**SIMEN / SIMAN** ['simən] ['simɑ̃n] : [***ciment*** 1499] n.m. ; (du) Ciment

**Toud ga'r baliou, tud 'vesk ar simant** : Tous à la pelle, des gens mélangeant le ciment *(Brennilis)* ; **Pa oa gwraet siman dan ar lon(ed) vis(e) ket erfer da hezh** : Lorsque l'on fit du ciment sous les bêtes on n'avait plus besoin de lui *(Speied)* ; **Ha roul(añ) ho touar petram an de war-lerc'h vïe err(o) kal(ed) 'vel sim(ant)** : Et rouler votre terre ou-bien par le lendemain elle devenait dure comme du ciment *(Speied)* ; **Ur bailh ya, d'ar saout oa ar mañjouer ha d'ar moc'h oa ar bailh ! An dra-he oa ur machin-hou(a)rn pe ur machin-simen ha vije taolet o voued dê ba hezh** : Une mangeoire à cochon oui, le « manjouer » c'était pour les vaches et le « bailh » pour les cochons ! C'était un truc en fer ou en ciment et on leur jetait leur nourriture dedans *(Berrien)* ; **Hag sa(v)et ga mein deus oa koueet 'n o voull ene ha gad ra(w), n'eus tamm simen (e-)bed 'n-dro dèi !** : Et construite avec des pierres de lorsque c'était écroulé et avec de la chaux, il n'y a pas du tout de ciment autour d'elle (sur ses murs) ! *(Skrigneg)* ; **Gwraet ur c'hrow-saout ha gwraet toud ar siman hom-hun, toud ar betoñ mamp gwraet** : On avait fait une étable et tout le ciment nous-même, nous avions fait tout le béton *(Lokarn)* ; **Ha war-lerc'h ma vis(e) ur plañche vis(e) un artisan tàe da lakad soliou petram nim lake soliou-siman barzh ha vis(e) un doub(l) siman neu'n** : Et ensuite s'il y avait un plancher, un artisan venait mettre des poutres ou bien nous y mettions des poutres en ciment et il y avait alors un doublage en ciment *(Lokarn)*

- **Lor-zi simen** : Sol en ciment ; **Ni mamp gwraet ur lor-zi simen** : Nous nous avions fait un sol en ciment (*Plouïe)*

**SIMPL** [simp(l)] : [***simpl*** 1499] ad. ; Simple

**Goûd a ran lar oa ur gomz simpl da lared an dra-he** : Je sais qu'il existait un mot simple pour dire ça *(Plouïe)* ; **Ma ket bet gwraet 'boea ar wich-all ha n'eus ket sort e-bed simpoc'h !** : Je n'avais pas fait depuis l'autre fois alors qu'il n'y a rien de plus simple ! *(Skrigneg)* ; **Oy ! Me ga(v)e se mad ! Ha rost ha traou ha ris ga'r frwezh, oh ! Traou, med traou simpl !** : Oh ! Je trouvais ça bon ! Et du rôti et tout et du riz avec des fruits, oh ! Des choses, mais des choses simples *(Ponvel)*

**SIMPLIFÏAÑ / SEMPLIFÏAÑ** [simpli'fijə] [sɛmpli'fijə] : vb. ; Simplifier

**Disket vé an dud da semplifïañ an traou un tamm bihen** : On apprend aux gens à simplifier un petit peu les choses *(Berrien)*

**SIN** [siːn] : [***sin*** 1499] n.m & coll. (pl. **-iou** ['sinju]) ; Signe(s) / (prévision) Temps à (la pluie, l'orage…), au (gel…)

**Oa ket sin vad ?** : Ce n'était pas bon signe ? *(Skrigneg)* ; **Dram oa ket sin vad kaoud ur c'hazh du** : Parce que ce n'était pas bon signe d'avoir un chat noir *(Plouïe)* ; **An dra-h(e) vij(e) ket sin vad, vije klêt ar chach à yudal** : Ce n'était pas bon signe, [quand] on entendait les chiens hurler *(Skrigneg)* ; **Ma'hat é gan(et) an (hi)ni vihen, sete vije gwraet sin daoñ** : La p'tite est probablement née, on lui faisait donc des signes *(Skrigneg)* ; **Na ket renket kaoseal ! Na ket gwraet (ne)med sin dèi d(a) zond war he his** : Il n'eut pas besoin de parler ! Il leur fit seulement signe de retourner (dans son poulailler) *(Skrigneg)* ; **Pé vïe sklêr ar loar deuh an nos oa sin skorn (e)vid an de war-lerc'h vintin** : Lorsque la lune était claire la nuit c'était signe de gel pour le lendemain matin *(An Uhelgoat)* ; **Me meus klêt lapouss-an-Ankou, beñ toud an dra-he oa sin** : J'ai entendu la chouette effraie, ben tout ça c'était présage *(Kareis)* ; **Ur sin fall** : Un mauvais signe *(An Uhelgoat)* ; **Vé sin vraw, n'é ket ? Pé vé gwel(e)t ur vorenn-hlas** : C'est signe de (temps) beau, non ? Lorsqu'on voit une brume de chaleur *(Plonee)* ; **An dra-he oa ket sin gwal vat heñ ? – Nann, oa ket sin vad an dra-he, nann** : Ce n'était pas très bon signe hein ? – Non, ce n'était pas bon signe, non *(Skrigneg)* ; **Ar skrije(r)ig, 'n dra-h(e) meus klêt kaos, 'n dra-h(e) oa ur sin, ar gowenn d'an nos 'benn gleec'h hou(zh) 'h o(be)r « kriiii ! » : Mond rey 'n nén gantoñ (a)darr(e) !** : L'effraie, j'en ai entendu parler, c'était un signe, la chouette la nuit, lorsque tu l'entendais faire « kriiii ! » : Elle emportera quelqu'un à nouveau ! *(Laz)* ; **Hag an hin(i) brassañ neuhe neus prenet ur *manette* neuhe d'o(be)r siniou, ga kreionou ha traou** : Et alors le plus grand a alors acheté une manette pour faire des signes, avec des crayons et autres *(Skrigneg)* ; **An dra-s(e) oa, ba'r c'hampagn ur benvidig(e)zh, kaoud mel ba un ti, ur sin yec'hed ma peus c'hoant** : Ça c'était, à la campagne une richesse, avoir du miel dans une maison, un signe de santé si tu veux *(Kleden)* ; **Un devezh, ma haotr-kaezh-mañ, oa deut tud da weled 'naoñ war ar harzh ha hemañ a ree kement a sin dê, na ket gwelet ha oa e(rr)o ba'h ur poull-dour !** : Un jour, mon pauvre, des gens vinrent sur le talus le voir et il leur faisait tellement de signes, il n'avait pas vu et arriva dans une mare d'eau ! *(Skrigneg)* ; **Me oa 'tibiñ ma mer(e)nn (a)ssames ga ur plac'h-all ha pa meus gwelet 'naoñ 'tond meus gwraet sin daoñ** : Je mangeais mon goûter en compagnie d'une autre femme et lorsque je le vis venir je lui fis des signes *(Skrigneg)* ; **Med me zo c'hweet-abominabl, houzoh walc'h, neuhe a zo ur sin lar hag heñ a gav mad 'naoñ** : Mais moi je suis très fier de moi, vous savez bien, c'est alors le signe qu'il le trouve bon *(Skrigneg)* ; **Ha ma gan ar c'hog deuh an abard'hê, pa vé 'hond war i glud, eh beñ zo sin (e)ma à helven an Ankou da zond 'è !** : Et si le coq chante en fin d'après-midi, lorsqu'il va sur son perchoir, eh bien c'est signe également qu'il appelle l'Ankou pour venir ! *(Skrigneg)*

- **Ober sin ar gr(o)as** : Faire le signe de croix ; **Ha lareèn daoñ pé kalz tud ree sin ar gr(o)as** : Et je lui disais quand beaucoup de gens faisaient le signe de croix *(Lokmarïa)* ; **An otrou-person ree sin ar gras hag ar gras d'i zoworn** : Le recteur faisait le signe de croix et la croix à ses deux mains *(An Uhelgoat)*
- **Pa vé ar gwinili é nijal ijel-tre vé sin ar glô gate** : Quand les hirondelles volent très bas c'est signe de pluie (prov.) *(Plouïe)*
- **Pa vise klevet an tarow-moualc'h kanañ oa sin amzer rust** : Quand on entendait le merle chanter c'était signe de temps rude *(Plouïe)*
- **Sin + *amzer* + *ad.*** : Signe de + *temps* + *ad.* ; **Sin harne zo** [sin'harnᵉzo] : Le temps est à l'orage *(Pleiben)* ; **Ah ! An dra-he zo sin rustamzer !** : Ah ! C'est signe de mauvais temps ! *(Skrigneg)* ; **Gwlizhenniñ ra, an dra-he zo sin amzer vraw 'è !** : Ça bruine, c'est aussi signe de beau temps ! *(Skrigneg)* ; **Kalz a oar deuh ar sin-glô deuh o isili pa negn bet un dra mennaket torret, pé negn poan-isili lar « sin-glô zo »** : Beaucoup reconnaissent les signes de pluie à leurs membres lorsqu'ils ont quelque chose de cassé, lorsqu'ils ont des douleurs aux membres, « qu'il y a signe de pluie » *(Skrigneg)* ; **Med oh ! Sin-glô zo, deuh ma isili hounn** : Mais oh ! Il y a des signes de pluie, je le sais à mes membres *(Skrigneg)* ; **An dra-s(e) oa sin-glaw ha lec'h ma vis(e) tan hag a ree tik-tik, steredennou bihen, an dra-s(e) oa sin amzer sec'h** : C'était signe de pluie et là où le feu faisait tic-tic, de petites étincelles, c'était signe de temps sec *(Kleden)* ; **Hag an hü(i)l ba'r chumin(al), ma tàè c'hwezh-hü(i)l deus ar chumin(al) ba'n ti, hallè doc'h lar(e)d lar oa sin-glaw duzhtu** : Et la suie dans la cheminée, si une odeur de suie venait dans la maison de la cheminée, vous pouviez tout de suite dire que c'était signe de pluie *(Kleden)* ; **Ar lapoussed-mor memes-mod, 'benn weloh 'nê hond oc'h an nec'h, ar loar lar lar vo amzer braw, lar (v)o sec'h memes ha benn-neuhe war-lerc'h 'hond toud doc'h an traoñ, neu'n zo sin ar glaw** : Idem pour les oiseaux de mer, avant que tu les voies venant de l'est, la lune dit qu'il fera beau, qu'il fera même sec et pour-lors après qu'ils viendront tous de l'ouest, c'est alors signe de pluie *(Kleden)*

**SINAÑ / SIGNAÑ** ['siːnə] ['siɲə] : [***signaff*** 1499] vb. ; Signer

**Ene noant sinet ar redissïon ba-kichenn an hent 'n ene** : Ils y ont signé la reddition à proximité de la route *(Plouïe)* ; **Deut é da sin ar peuc'h** : Il est venu signer la paix *(Plouïe)* ; **Me ya da frigass ar re-he toud hag a**

**signin neu'n ar peuc'h gante ha toud ar voutik hag a vo echou** : Je vais tous les écrabouiller et je signerai alors la paix et tout le bordel, et ce sera terminé *(Plonee)*

**SINEMA** [sinema] : [***sinema*** 1928] n.m. (pl. **-iou** [sine'maju]) ; Cinéma

**Ni oa bet dïodet d'hond da zigentañ da wel ar sinema d'ar patronaj** : Nous avions été conseillés d'aller d'abord voir le cinéma au patronage *(An Uhelgoat)* ; **Heus kemed kass aha(n)on benn e(m)berr d'ar sinema, sete ar mod-se da ziveañ neuhe a bardonin dit !** : Tu n'as qu'à m'amener ce soir au cinéma, ainsi au final je te pardonnerai ! *(Skrigneg)* ; **Venos oan o selled deuh ar journal hag a oan o selled daoust ha pet(r)a zo ba'r sinema ?!** : Aujourd'hui je regardais le journal et je regardais qu'est-ce qu'il pouvait bien y avoir au cinéma ?! *(Skrigneg)*

**SINIFÏAÑ** [sini'fijə] : [***signifiaff*** XVᵉ] vb. ; Signifier / Vouloir dire

**Pet(r)a sinifi an dra-he ?** : Qu'est-ce que ça signifie ? *(Skrigneg)* ; **An dra-h(e) sinifi memes-tra !** : Ça veut dire la même chose ! *(Skrigneg)* ; **Me ouïèn ket kàer petra sinifïè an dra-se** : Je ne savais pas vraiment ce que ça signifiait *(Kareis)* ; **Ma'hat sinifi an dra-he, n'ounn ket…** : Peut-être que c'est ça que ça signifie, je ne sais pas… *(Skrigneg)* ; **Hezh zo un dèn dïamzeret, an dra-he sinifi « passeet e amzer » ma keres** : Ce type est dépassé, ça signifie qu'il est « hors-jeu » si tu préfères *(Plouïe)* ; **Med an dra-he sinifi ket !** : Mais ça veut pas dire ! *(Berrien)* ; **Ah med petra sinifi an dra-mañ ?!** : Ah mais qu'est-ce que ça signifie ?! *(Plonee)* ; **Med se sinifin ba an dañs la regn memes pas, memes markou (e)vel ar Fissel med jeñchign stumm da lak o zreid war an douar** : Mais ça signifie que dans la danse ils font le même pas, les mêmes marques que le Fissel, mais ils changent dans leur façon de poser les pieds au sol *(Plourac'h)* ; **Petra sinifi an dra-mañ ?** : Qu'est-ce que ça signifie ? *(Plonee)* ; **Petra sinifi traou-mañ ?** : Qu'est-ce que ça signifie ? *(Lokered)* ; **Ma sa(v)on ma dorn ho kemed dond da ma c'haoud hag an dra-he sinifio vin ket 'vid digass 'nê ganin maes** : Si je lève la main tu n'as qu'à venir à ma rencontre, ça voudra dire que je ne pourrai pas les extraire et les rapporter *(Skrigneg)* ; **Ur lon dizoar(e) sinifi ur lon hag a zo mad, n'eus mann e-bed da lared deusoutoñ** : Une bête « dizoare », ça signifie que c'est une bonne bête, dont il n'y a rien à dire *(Ponvel)* ; **Klaboussenniñ 'n-ur gaoseal, an dra-he sinifi lar vorz-pet(r)a** : Bavasser en parlant, ça signifie dire n'importe quoi *(Skrigneg)* ; **Me(d) park-an-dorzh vise gwraet deus bèred Karnoed, me(d) se sinifi ket lar vé gwraet park-an-dorzh deus-alêne** : Mais on appelait « park-an-dorzh » le cimetière de Carnoët, mais ça ne signifie pas que ce lieu s'appelle « park-an-dorzh » *(Ponvel)*

- **An dra-he sinifi sort e-bed** : Ça n'a aucun sens (m-à-m. ça ne signifie rien du tout) ; **An dra-he oa un imbissiliterezh d'o(be)r ! Ampech ur lon-keseg da wel sklêr, sinifi sort e-bed !** : C'était d'une imbécillité de faire ça ! Empêcher un cheval de voir clair, ça n'a aucun sens ! *(Skrigneg)*
- **Gwel(ed) petra sinifi traou** : Voir à quoi s'en tenir ; **Daw din mond dèoñ en-dro da wel petra sinifi traou !** : Il faut que je revienne à la charge pour voir à quoi m'en tenir ! *(Plonee)*

**SINIFIKASSÏON** [sinifika'siːən] : [***signification*** 1499] n.f. (pl. **sinifikassionou** [sinifika'sjɔ̃ːnu]) ; Signification

**Med an dra-h(e) n'eus ket sinifikassïon (e-)bed kàer !** : Mais ça n'a pas vraiment de signification ! *(Speied)*

**SINSORT** ['sinsɔrt] : [***sissort*** 1992] n.m. ; Moindre chose

**Ha lakeon sort e-bed gatoñ mod-all hañ ! Pass ur sinsort ! Mod a'h eint !** : Et sinon je ne mets rien du tout avec hein ! Pas la moindre chose ! Comme elles sont ! *(Skrigneg)*

**SINTR** [zintʳ] [sintʳ] : [***sind*** 1897] n. m. ; Étai / Tuteur

**Ur sint da harpañ ar voenn** : Un étai pour soutenir le foin *(Poullaouen)*

**SINTRAÑ** ['zintʳə] [sintʳə] : [***sintra*** 1931 ; ***sindein*** 1904] vb. ; Étayer / Tuteurer / Soutenir (cf. **HARPAÑ** ; **SOUTENIÑ**)

**Sintrañ ar vrac'hell blous** : Étayer la meule de paille *(Poullaouen)* ; **Sintrañ ar voger** : Soutenir le mur *(Poullaouen)*

**SÏOUL** ['sijul] [siul] ['siwil] : [***sioül*** 1632] ad. ; Calme

**Sïoul oaint ha (e)n-om rentet** : Ils étaient calmes et se sont rendus *(Plouïe)* ; **Ar vugale zo kalz sïoulloc'h ga'r re-all 'vid ga o zud !** : Les enfants sont beaucoup plus calmes avec les autres qu'avec leurs parents ! *(Skrigneg)* ; **Eh ! Ale marmouss ! Beañ sïoul ! Metramant damaig me a'h a da c'hweo da vri dit !** : Eh ! Allez fripon ! Sois calme ! Sinon tout à l'heure je vais te corriger ! *(Skrigneg)* ; **Damait ma ves ket sïoul, me 'h a da skourañ 'han(ou)t !** : Tout à l'heure si tu ne restes pas calme, je vais te foutre une trempe ! *(Skrigneg)* ; **Ha pé na gwelet an dén-se oa chomet sïoul ha laket e vis war e vusellou ha « roiñ peuc'h ! »** : Et lorsqu'il vit cet homme-là il resta calme, il mit son doigt sur ses lèvres, et « silence ! » *(An Uhelgoat)* ; **Hezh zo un dèn na ket bet (e)n-om okupet deus merc'hed mod e-bed ataw mod-se, chomet dalc'h-mad sïoul ha plén dalc'h-mad** : C'est un homme qui ne s'est jamais occupé des femmes d'une aucune manière, toujours comme ça, constamment resté calme et régulier *(Plouïe)*

**SIRAJ** ['siːraʒ-ʃ] : [***siraj*** 1992] n.m. ; (du) Cirage

**Hag ar jô neu'n vise reñket braw ha laket ar sternajeier, vije kempennet braw ha boutou ar jô vis(e) siret ga siraj** : Et la monture était alors bien arrangée et on mettait les harnais, on nettoyait bien et les sabots des chevaux étaient cirés avec du cirage *(Kleden)* ; **Ha vije düet ma boutou-koat diñ ga duadur deus dan ar pou-fèr deuh an noñs ! Ga ur bross, vije tap(et) ur bann'h-dour ha frotet ar bross deus da rewr ar pou-fèr da züiñ ma**

**boutou diñ d'ond d'ar skol hag ar mo(d)-se oa ket emm siraj** : Et on me noircissait les sabots avec la noircissure de sous la marmite le soir ! Munis d'une brosse, on prenait un peu d'eau et on frottait la brosse au cul de la marmite pour noircir mes sabots pour que j'aille à l'école, ainsi il n'y avait pas besoin de cirage *(Skrigneg)*

**SIRAÑ** ['siːrə] : [***sirañ*** 1992] vb. ; Cirer

**Siret ho potes !** : Cirez votre chaussure ! *(Lokarn)* ; **Hag ar baotred vïe lakeet un tamm bragou-berr dê ha ur boutou-lèr sir(e)t !** : Et on mettait aux garçons un petit short et une paire de souliers cirés ! *(Kolloreg)*

**SIRENN** [sirɛn] : n.f. (pl. **-ou** [si'rɛnu]) ; Sirène

**Bremañ vé ket gwraet (ne)med lak ar sirenn en-dro hag ar bomperien teu gad o c'hamïon-dour** : Maintenant on ne fait que mettre la sirène en route et les pompiers viennent avec leur camion à eau *(Plouïe)*

**SIRI** [siri] : n.f. (pl. **-ou** [si'riju]) ; Scierie

**Da gass(e)d d'ar sirïou ha d'ar re-all !** : Pour envoyer aux scieries et aux autres ! *(An Uhelgoat)* ; **Neuhe oa pemp pe c'hwec'h siri !** : Il y avait alors cinq ou six scieries ! *(An Uhelgoat)* ; **An dra-h(e) vïe 'h o(be)r 'plass ar sirïou gwech-all !** : C'était, autrefois, en lieu et place des scieries ! *(An Uhelgoat)* ; **Sete goude zo (e)n-om ga(v)et un' ha na c'hoant da lakad ur siri d'ond en-dro ene** : Ensuite donc se trouva un qui voulait y refaire fonctionner la scierie *(Ponvel)* ; **Ya, aneet meus bet ur c'hoñvers, un ostiliri ha diw siri** : Oui, j'ai connu un commerce, un bar et deux scieries *(Lokarn)* ; **Boñ, ar siri e-tal ar wazh-se, beñ an dra-he n'ee ket mad en mod e-bed !** : Bon, la scierie près de ce ruisseau, ben ça n'allait pas du tout ! *(Ponvel)* ; **Me(d) ar siri neuhe da droc'hiñ koat meus bet gwel(e)t ba'r c'hoat à'h ober !** : Mais alors j'ai vu dans le bois la scierie pour couper du bois fonctionner ! *(An Uhelgoat)* ; **Gar Lokmarïa oa ur siri neuhe d'ar poent-se, 'trailhañ koat ah(e) ! Neuhe oa kalz sirïou !** : Il y avait alors à cette époque-là une scierie à la gare de Locmaria-Berrien, on coupait du bois là ! Il y avait alors beaucoup de scieries ! *(An Uhelgoat)* ; **Mé dad na pil(et) diw wênn-derw ! Ha oa troc'het-hè ba'r siri ha gwraet platojou gat(e) ha oa deuet Jañ-Maï ga i benvijou, eñstal(et) ar bank-artisan ba'r grañj** : Mon père avait abattu deux chênes ! Ils furent coupés dans la scierie et on en fit des plateaux, Jean-Marie était venu munis de ses outils, l'établi fut installé dans la grange *(Kleden)*

**SIRÏUS / SIRIVUS** [si'rijyz-s] [si'riːvyz-s] : [***serius*** 1718] ad. ; Sérieux (-se)

**Un dèn sirivus ?** : Quelqu'un de sérieux ? *(Skrigneg)* ; **Ah ! Be sirivus 'ha damaig !** : Ah ! Sois sérieux tout à l'heure ! *(Skrigneg)* ; **Un dèn vïe laret sirïus** : Une personne que l'on disait sérieuse *(Kergloff)* ; **Ah ! Matresse walc'h, me(d) mïoc'h sirivus a oa ! – Ya, da wel !** : Ah ! Peut-être bien, mais elle était plus sérieuse ! – Oui, en apparence ! *(Skrigneg)* ; **Frañsou-Louï oa ur mestr sirïus pad ur panna(d)ig-mat !** : François-Louis fût un maître sérieux pendant un bon moment ! *(Poullaouen)* ; **Oh, ar merc'hed ? Ar merc'hed n'evegn ket, ar merc'hed gwech-ell oa sirïus !** : Oh, les femmes ? Les femmes ne buvaient pas, autrefois les femmes étaient sérieuses ! *(Kleden)* ; **Un tamm marmouss 'veldin-me 'hond da blantañ e vri barzh kontchou sirïus gis-se** : Un môme comme moi allant fourrer son nez dans des histoires sérieuses comme ça *(An Uhelgoat)* ; **Oh ! Me(d) ma mamm a c'hoarzhe ket bemde ! Hou(zh) oa mïoc'h sirivus !** : Oh ! Mais ma mère ne rigolait pas tous les jours ! Elle était plus sérieuse ! *(Skrigneg)*

**SIRK** [sirk] : [***sirk*** 1907] n.m. (pl. **-ou** ['sirku]) ; Cirque

**Komañs ar memes sirk ga'r c'hur(e)** : Le même cirque qui commence avec le vicaire *(Landelo)*

**SIRKOÑSTAÑS** [sir'kɔ̃stɑ̃z-s] : [***circonstancc*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [sirkɔ̃s'tɑ̃.su]) ; Circonstance

- **Kemer sirkoñstañsou** : Agir avec circonspection ; **Ahe neus ket kemeret sirkoñstañsou hañ !** : Là il n'avait pas agi avec circonspection hein ! *(Skrigneg)*

**SIRKULAÑ** [sir'kyːlə] : vb. ; Circuler (cf. **GALOUPAD**)

**Ha neu'n sirkulen assames gati** : Et alors je circulais en sa compagnie *(Lannedern)* ; **Matresse an touristed vo brawoc'h dê sirkulañ ba'r vro, keit-ha teuy ket an nàer(e)d da lammad dê ga o divisker !** : Peut-être qu'il sera plus facile pour les touristes de circuler dans le coin, tant que les vipères ne viendront pas leur mordre les jambes ! *(Lannedern)*

**SIRKULASSÏON** [sirkyla'sijən] : n.f. (pl. **sirkulassionou** [sirkyla'sjɔ̃ːnu]) ; Circulation

- **Ober sirkulassïon** : Faire la circulation ; **Ha bet 'pad un neubeud devechou voa ket voien kin d'o(be)r sirkulassïon war ar stêr** : Et pendant quelques jours, on ne pouvait plus faire la circulation sur le canal *(Pleiben)*

**SISTEM** ['sistɛm] : [***sistem*** 1992] n.m. (pl. **-ou** [sis'tɛmu]) ; Système / Genre / Procédé **SISTEMIG** [sis'tɛmig-k] : n.m. ; Petit système

**Ah(e) oa ur sistem d'an Ilis** : Là c'était un procédé de l'Église *(Skrigneg)* ; **Kajimant memes sistem walc'h é** : C'est aussi quasiment le même genre *(Skrigneg)* ; **Ga ur sistem, oa ket siantifik, 'vel lar 'r re-mañ** : Avec un système, ce n'était pas scientifique, comme ils disent *(Skrigneg)* ; **N'on ket dakor gan'r sistem-se da brenañ mouejou !** : Je ne suis pas d'accord avec ce système-là où on achète des voix ! *(Kalaner)* ; **N'ouzon ket pe-sort sistem den oa-hañw, ma'hat oa-hañw un tammig...** : Je ne sais pas quel genre de type il est, il était probablement un petit peu... *(Landelo)* ; **Be oa kalz sistemou-all 'è, n'ounn ket (ha)g-eñ an dra varcheè toud 'è...** : Il y avait beaucoup d'autres procédés, je ne sais pas non-plus si tout ça fonctionnait *(Laz)* ; **Essêiñ chom ba ur sistem ha' bermet da tou'n dud da gaoud o blass, n'é ket aes !** : Essayer de rester dans un système qui permet à tout le

monde d'avoir sa place, ce n'est pas facile ! *(Lannedern)* ; **N'é ket 'r « rowl » vije gwraet deusountoñ, un dra... Oh ! Ba'r sistem-se, 'vel lær(e)s, ya** : On ne l'appelait pas « rowl », quelque chose... Oh ! Dans ce genre-là, comme tu dis, oui *(Skrigneg)* ; **Pugur ar gras a zo dow sistem ha barzh un hanter deuh ar gras, ma keres, zo deut deus ur c'halvar-all** : Puisque la croix possède deux genres et dans une moitié de la croix, si tu préfères, provient d'un autre calvaire *(Skrigneg)* ; **Gast ! Ma ta heñzh maes en-dro n'onn ket pe-sort sistem den oa heñzh** : Putain ! S'il ressort je ne sais pas quel genre de type c'était *(Landelo)* ; **Bon ha oa ar sistemig astennet ar mod-se** : Bon et le petit système était étendu ainsi *(Berrien)* ; **Ar merk-ha-tregont *37,* set' ur jeu-all é, med memes sistem ga'r belot, kajimant-sur é !** : Le merk-ha-tregont 37, c'est donc un autre jeu, mais un peu le même genre que la belote, très certainement ! *(Skrigneg)* ; **Ya-ya ! Beañ zo lod neuhe ur sistem ar mo(d)-se ha pé gleont 'n tud o kontañ chom barzh toull-an-noñr da jilou** : Oui-oui ! Y en a certains alors du genre comme ça et, lorsqu'ils entendent les gens parler, restent au pas de la porte pour écouter *(Skrigneg)* ; **Me n'ounn ket pet(r)a zo kaos, gwel(e)d a rañw n'eus sistem (e-)be(d) barzh kin, sell ! Weles ket ?** : Je ne sais pas pourquoi, je vois qu'il n'y a plus de système à l'intérieur, tiens ! Tu ne vois pas ? *(Skrigneg)* ; **Ba'h ar sistem-se, ya ! Vije gwraet ga un tamm koat, ga skô ha hezh so kreus pa riñses 'naoñ ba'r c'hreis hag a chom an dro, goude res ur bistolenn ga hezh neuhe** : Dans ce genre-là, oui ! On faisait avec un bout de bois, du sureau, il est creux lorsque tu le vides au milieu et il reste le tour, après tu en fais alors une sarbacane *(Skrigneg)*

- **Heñ é ar sistem da lared + *vb.*** : C'est manière de dire que + *dét.* + *vb.* ; **« Heñ é gwraet i vragou daoñ raog i rewr ! » Heñ oa ar sistem da lar(e)d oa penvi'g, ma !** : « Son pantalon lui a été fait avant son cul ! » C'était manière de dire qu'il était riche, eh bien ! *(Skrigneg)*

**SITÜASSÏON** [sitya'sijən] : n.f. (pl. **sitüassionou** [sitya'sjɔ̃:nu]) ; Situation

**Memes ga laezh é daw dèoñ be peus-solud, pugur 'benn (ar)c'hoazh, n'é ket daw dèoñ be 'ho(r)tos la 'o brilhant ar sitüassïon** : Même avec du lait il faut qu'il soit relativement solide, puisque demain, il ne faut pas qu'il s'attende à ce que la situation soit brillante *(Lannedern)*

**SIVERN** ['(s/z)i:vɛrn] : [***sifern*** 1659] n.m. ; Rhume

**Ar sivern zo deut dèoñ** : Il a attrapé un rhume *(Lannedern)*

**SIVERNIÑ** [si'vѐrni] : [***siferni*** 1732] vb. ; (s') Enrhumer / par ext. Éternuer

**Sivernet neus** : Il a éternué *(Lannedern)*

**SIVI / SEÑI** ['si:vi] [zɛ̃:j] : [***suiuy*** 1633] coll. (sing. **-enn** [si'vijən] **-denn** [si'vi:dɛn] sing. pl. **-ennou** [sivi'jɛnu]) ; Fraises

**Ahe meus gwel(et) un esperiañs ga un hanter deuh ur sivi, ma-keres** : Là j'ai vu une expérience avec la moitié d'une fraise, si tu préfères *(Skrigneg)* ; **Ha 'h an d(a) lar(ed) deoc'h duzhtu, Ar Fouilhez n'é ket bro ar sivi eo !** : Et je vais vous le dire de suite, La Feuillée n'est pas le pays des fraises ! *(Ar Fouilhez)* ; **Gis-se, ar blavezh-te oa bet ur blavezh mad, pugur oa bet tomm an heol ken oa bet diw wech sivi** : Ainsi, cette année-là fut une bonne année, puisque le soleil fut chaud si bien qu'il y eut deux fois des fraises *(Ar Fouilhez)* ; **Sivi mad ! Sivi douss, sivi marc'had-mad !** : De bonnes fraises ! Des fraises douces, des fraises bon marché *(Ar Fouilhez)* ; **Matresse vo moien dit da denno ur banerad-sivi diga'n otrou-se !** : Peut-être pourras-tu subtiliser un panier de fraises à ce monsieur ! *(Ar Fouilhez)*

- **Marc'hadour-sivi** : Marchand de fraises ; **Pa oan deut deuh ar skoul, kreis-toud war ar blassenn 'n eno oa ur marc'hadour-sivi** : Lorsque je revins de l'école, tout d'un coup sur la place s'y trouvait un marchand de fraises *(Ar Fouilhez)*
- **Sivi goueñ** : Des fraises sauvages

**SIWAZH / JIWAZH** ['siwəz-s] ['ʒiwəz-s] : [***sigoaz*** XV[e]] interj. ; Hélas (cf. **ALLASS**)

**SIZHUN / SI'N / SU'N** ['(z/s)i:zyn] [zi:n] [zy:n] : [vx. br. ***seithun*** ; ***suzun*** 1472] n.f. : Semaine

**Beb si'n** : Chaque semaine *(Plouïe)* ; **Hezh zo ganet (deus fin ar si'n / deus penn-kentañ ar su'n)** : Il n'est pas très futé (mot-à-mot : Il est né après (à la fin de la semaine / au début de la semaine) ; **Hag e chome ar glô pad eizhte, pemzete hag a-wechou teir su'n** : Et la pluie restait pendant huit jours, quinze jours et parfois trois semaines *(Plouïe)* ; **Teir si'n** : Trois semaines *(Landelo)* ; **Beb-sul neu'n, ha sa(do)rn alïes matre'n, meurd a su'n !** : Chaque dimanche alors, et souvent peut-être samedi, nombre de semaines ! *(Kergloff)* ; **Ur marc'hadour bassee, bassee beb si'n neuhe** : Un marchant passait, il passait alors chaque semaine *(Berrien)* ; **Amañ echuer d'o(be)r ar su'n diveoñ, gomañser ba'n heñi kentañ war-lerc'h** : Ici on finissait de faire la dernière semaine et commençait dans la semaine qui suivait *(Ponvel)* ; **Me 'h ee beb su'n da Ben ar Hars, kajimant 'ha ! Ha da Bontroël ! Daon ! Ahe oa Quénéquen vije è !** : Moi ma foi, j'allais quasiment chaque semaine à Pen ar Hars ! Et à Pontroël ! Dam ! Là y avait aussi Quénéquen ! *(Skrigneg)* ; **D'o(be)r ur c'harr ar mo(d)-s(e) lakè a-peu-prè teir su'n 'barzh vis(e) lak(et) ar marc'h ba ar limon, deus ar c'harr ne(ve)** : Pour faire une charrette comme ça, il mettait à-peu-près trois semaines avant qu'on mit le cheval dans le limon, de la nouvelle charrette *(Kleden)* ; **Sell vije poahet tri-pevar damm bara, kwignou ! Sell a vije gwraet ar su'n ga'r reñ-he hag ar su'n war-lerc'h 'h eer (a)darre d'ar vorn neuhe** : On cuisait donc trois-quatre morceau de pain, des tourteaux ! On faisait donc la semaine avec et la semaine suivante on retournait alors au four *(Skrigneg)*

- **A-benn dissadorn penn-sizhun** : Samedi en huit ; **Mond a ri d'an eured 'benn dissadorn penn-su'n Jañ-Mari ?** : Tu viendras à la noce samedi en huit Jean-Marie ? *(Skrigneg)*

- **Ar su'n-all** : La semaine dernière ; **Laret ma dit ar su'n-all !** : Je t'avais dit la semaine dernière ! *(Skrigneg)* ; **'Neve bet é ar su'n-all ahe, red oa daoñ dond** : Il est récemment allé là la semaine dernière, il fallait qu'il vienne *(Skrigneg)*
- **Ar su'n-mañ** : Cette semaine ; **Ar su'n-mañ hag ar su'n-all** : Cette semaine et la semaine dernière *(An Uhelgoat)* ; **Ya, in vakeñchou (e)magn ar su'n-mañ !** : Oui, ils sont en vacances cette semaine ! *(Skrigneg)*
- **Evid ar sizhun** : Cette semaine ; **Bremañ 'h añw da gomz dit deus ur lewr meus lennet ahe 'vi' ar su'n** : Maintenant je vais te parler d'un livre que j'ai lu là cette semaine *(Skrigneg)*
- **Evid ur sizhun toud** : Pour toute une semaine ; **Ha vïe poeiet, vïe gwraet ar fornad, ar fornad-bar(a), sete vïe gwraet 'vi(d) ur si(zhu)n toud** : Et c'était cuit, on faisait une fournée, une fournée de pain, on faisait donc pour toute une semaine *(Plonee)*
- **Kaoud pê ba'r suzhun** : Recevoir un salaire à la semaine ; **Duzhtu houneeh un tamm arc'hant halleh kaoud pê ba'r su'n, halleh 'n-im wiskañ deuzhtu !** : Dès que vous gagniez un peu d'argent vous pouviez avoir recevoir un salaire à la semaine, vous pouviez vous vêtir de suite ! *(Ar C'hastell-Ne)*
- ***nombr* + devezh ar (sizhun, mis, bla...)** : *nombre* + journée par (semaine, mois, an...) ; **Hag un devezh ar su(zhu)n vije da peb tïe(ge)zh** : Et c'était une journée par semaine pour chaque famille *(Skrigneg)*
- ***nombr* + Gwech ar (su'n / si'n)** : *nombre* + Fois par semaine ; **Oh ur wech ar su'n ma'hat !** : Oh probablement une fois par semaine ! *(Ponvel)* ; **Diw wech ar si'n teu hag a gontinuv da zond** : Elle vient deux fois par semaine et elle continue de venir *(Plouïe)* ; **Sur ya ! Debet an amann, vise laket war ar bara ! Go(ude)-se toud ar peur-rest vis(e) gwerzh(et), pezh oa ket emm vis(e) gwerzh(et) d'ar marc'hadour bassee ur wech ar si'n, war ar maes** : Certainement oui ! Le beurre était mangé, on le mettait sur le pain ! Ensuite toute le reste était vendu, on vendait ce dont on n'avait pas besoin au marchand qui passait une fois par semaine, à la campagne *(Plonee)*
- **War-sizhun** [var'zi:n] **/ War ar su'n** [va.r'zy:n] : En semaine ; **D'ar mar(e)-se vije gwrïet ar sïer-temz hag a teue da wrïad war ar su'n** : À cette époque on faisait des sacs d'engrais et elle venait coudre en semaine *(Skrigneg)* ; **Goude war-si'n, eh beñ an dud 'h ee d'ar goñw, an dud 'h ee d'an nos(v)ezh ba-ti un', goude oa an de war-lerc'h ba-ti an heñi-all da c'hoa(r)i kartou pe da c'hoa(r)i domino ha da dommañ tal an tan ! Da gontañ rismodilli** : Après en semaine, eh ben les gens allaient l'hiver, les gens allaient en soirée chez l'un, après le jour suivant chez l'autre pour jouer aux cartes ou aux dominos et se chauffer en face du feu ! Pour raconter des historiettes *(Berrien)*

**SIZHUNVEZH / SI'NVEZH / SU'NVEZH** [(z/s)i'zynvəz-s] ['sinvəz-s] ['(s/z)i:nəz-s] ['syn(v)əz-s] ['zy:nəz-s] : [***sizunvez*** 1927] n.f. (pl. **sunvechou** [syn'veʃu] **sinvechou** [sin'veʃu]) ; Semaine (durée)

**Ur sunezh** [ɔr'zy:nəz-s] : Une semaine *(Plouïe, Speied, Kleden, Skrigneg...)* ; **Pad sinvechou** [sin'veʃu] : Pendant des semaines *(Pleiben)* ; **Ur sinezh** [o'zi:nəz-s] **pe sinvechou** [sin'veʃu] : Une semaine ou des semaines *(Lannedern)* ; **Tri-pe(va)r, pe(va)r-pemp devezh ! Lakomp un tamm sunezh vihen !** : Trois quatre, quatre cinq jours ! Mettons une petite semaine ! *(Lokarn)* ; **Ar pezh so bet pad diw sunezh ahe gis-s(e) !** : Ce qu'il y a eu pendant deux semaines là ! *(Kleden)* ; **Ahe gis-se deuzhtu, pé teus gouneet ho su'n'ezh, halle domp mond d'ar vagajin** : Là tout de suite, lorsque tu as gagné ta semaine, nous pouvions aller au magasin *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Hezh na goulennet diga papa d'ond ahe gis-se beb sunezh, d'ar gwener, d'ober e gorrespondañs** : Il avait demandé à papa d'y aller comme ça chaque semaine, le vendredi, pour faire sa correspondance *(Skrigneg)* ; **Seto, bet oa bet-heñw un sunezh a-peu-prè 'h o(be)r i dro** : Il avait donc été à peu près une semaine à faire son tour *(Kleden)* ; **Pa ne basseent ket sunvezh penn-da-benn biken mennaket** : Puisqu'ils ne passaient jamais une semaine entière *(Poullaouen)*

**SKABELL** ['skɑ:bəl] : [***scabell*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [ska'bɛlu]) ; Tabouret (cf. **TABOR / TAÑBOR**)

**Plass da lakad ur bank (a-)dreus di-reg an oaled hag ur skabell a-beb tu** : De la place pour mettre un banc en travers devant le foyer et un tabouret de chaque côté *(Poullaouen)*

**SKALF** [skalf] : [***scalf*** 1633] n.m. (pl. **-ou** ['skalfu]) ; Crevasse / Enfourchure / Entrejambe / Fourche (branche coupée munis d'une enfourchure) / Fente / Gerçure

**Aet é-heñw da-beked skalf ar wênn** : Il a grimpé jusqu'à l'enfourchure de l'arbre *(Plouïe)* ; **Aet é ba'n hi skalf** : Il l'a baisée *(Plouïe)* ; **Ha vise plantet dow skalf ba'n douar** : Et on enfonçait deux fourches dans la terre *(Plouïe)* ; **Skalfou barzh da vusellou ha' ra poan 'è 'ha !** : Des gerçures aux lèvres qui font mal également ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Pa zo ur skalf ba'h ar voger ahe, ar re-he ra o neizh ba(r)zh-ene !** : Lorsqu'il y a là une fente dans le mur, elles y font leur nid ! (fourmis ailées) *(Skrigneg)*

**SKALFED** ['skalfəd-t] : [***scalfet*** 1732] ad. ; Crevassé (-e) / Fourchu (-e) / Gercé (-e)

**Ba penn un tamm koat skalfed plantet ba'r c'hleuñ** : Dans le bout d'un bout de bois fourchu planté dans le talus *(An Uhelgoat)* ; **Ya ! Ar musellou, skalfe(d) oa 'ziga'n anoued ha'n traou !** : Oui ! Les lèvres, c'étaient gercées par le froid et tout ! *(Lokarn)*

**SKALFIÑ** ['skalfi] : [***sqalfa*** 1732] vb. ; Crevasser / Gercer

**Oh ! Me(d) be oa kalz a dud hag a na kroc'hen rust hag ar reñ-he skalfe kalz** : Oh ! Mais beaucoup de monde avait une peau rude et ils gerçaient beaucoup *(Skrigneg)* ; **An dra-he vije gwich-all pa vije skorned, da zoworn teue da skalfiñ, me(d) daon ! Mo(d)-se teue liswad maes ar skalfou 'è** : C'était autrefois lorsque c'était gelé, tes mains commençaient à se gercer, mais dam ! C'est ainsi également que des sérosités s'échappaient des gerçures *(Skrigneg)*

**SKALIER** [s'kaljər] : [***scalier*** 1632] n.m. (pl. **-ou** [ska'ljɛːru]) ; Escalier

**Gwraet oa ur gampr ha oa skalierou oa ba'r penn-traoñ d'hond ba'nèi** : On avait fait une chambre et les escaliers pour y accéder se trouvaient dans le bas *(Plouïe)* ; **Ha ba-blassou oa skalierou oa sterd heñ !** : Et il y avait par endroits des escaliers qui étaient difficiles hein ! *(Kergloff)*

**SKANT** [skɑ̃n-t] : [vx. br. ***scant***] n.f. (sing. **-enn** ['skɑ̃ntən] sing. pl. **-ennou** [skɑ̃n'tɛnu]) ; Écailles / Pellicules (cheveux) / (sing.) Gringalet

**SKAÑW** [skɑ̃w] : [vx. br. ***scam*** ; ***scanff*** 1464] ad. ; Léger (-e)

**Oh ! Skañw é** : Oh ! Il est léger *(Skrigneg)* ; **Hezh vise skañw** : Il était léger *(Skrigneg)* ; **Petar é ar c'hig skañwañ zo war an Douar ? An heñi a sav e-hun !** : Quelle est la viande la plus légère qui y ait sur la Terre ? Celle qui se lève toute seule *(Plouïe)* ; **An dra-he zo tomm, skañw ha tomm** : C'est chaud, léger et chaud *(Berrien)* ; **Skañwac'h c'hoazh ?** : Encore plus léger *(Lannedern)* ; **Heñw é ar skañvañ-toud** : C'est le plus léger *(Lannedern)* ; **Med an dra-he zo ur gouel gwenn, ahe vé ka(ve)t un' skañw-tre hag an dra-he vé ka(ve)t barzh toud ar staliou** : Mais c'est un voile blanc, là on en trouve un très léger et on trouve ça dans tous les magasins *(Skrigneg)* ; **An dra-he 'vel barbellig, an dra-he vé traou vraw ahe, houzoh walc'h hag é skañw** : C'est comme le papillon, ce sont là de belles choses, vous savez bien et légères *(Plouïe)* ; **Ah beñ ya ! An dra-he oa skañvoc'h ! Pa lake hi c'hlakou, an dra-he oa d'hond d'ar bourk !** : Ah ben oui ! C'était plus léger ! Lorsqu'elle mettait ses claques, c'était pour aller au bourg ! *(Skrigneg)* ; **Hezh so douar skañw pe douar treut** : C'est de la terre légère ou de la terre pauvre *(Kleden)* ; **Boued skañw, ya** : De la nourriture légère, oui *(Ponvel)* ; **Pé vis(e) hade(t)-heñw vis(e) vreset ga'r vres, ur vres skañw 'vid dow jô** : Lorsqu'on le semait il était hersé à la herse, une herse légère pour deux chevaux *(Kareis)* ; **Me(d) breum(añ) pé weler ar merc'hed ka kêr ah(e), me(d) vegn ko(s)imant noazh ! Traou skañw gate, ur bragou vé gate ma'hat ha neu'n un tamm sae skañw walc'h !** : Mais de nos jours lorsqu'on voit les femmes en ville là, mais elles sont quasiment nues ! Vêtues de trucs légers, probablement un pantalon et alors une petite robe assez légères ! *(Kareis)*

- **Skañw he gar** : La cuisse légère ; **Houzh oa un tamm bihen skañw he gar** : Elle avait un peu la cuisse légère *(An Uhelgoat)*
- **Penn-skañw** : Personne étourdie ; **Oh ! Toud omp skañw ! Memes hom venn zo skañw un tamm** : Oh ! Nous sommes tous légers ! Même nos têtes sont un peu légères *(Skrigneg)*

**SKAÑWAAD** [skɑ̃'wɑːd-t] : [***scaffhat*** 1499] vb. ; (s') Alléger

**Disterreet é, skañweet é** : Il est amoindrit, il est allégé *(Plouïe)*

**SKAON** [skɑ̃wn] : [***scaffn*** 1499] n.m. (pl. **skeñier** ['skẽjər]) ; Banc / Siège de voiture

**Sonnet é ar skaon da'm marc'h-lowig** : Le dossier du siège de mon vieux tacot redressé *(Ar Fouillez)* ; **Poset ho penn war ar skaon neu'n ha me zo hond da reiñ un taol dac'h ha vo diboan** : Pose alors ta tête sur le banc et je vais te donner un coup, ce sera sans douleur *(Lokarn)*

**SKAOTAÑ** ['skɔtə] : [***scautaff*** 1499] vb. ; Échauder / Ébouillanter / Brûler

**Pa vé skaotet he beñseliou** : Lorsqu'elle ébouillante ses récipients *(Poullaouen)*

**SKAOTEIL** ['skotɛjl] : [***skaotil*** 1876] n.m. ; Maërl (engrais marin)

**SKAR** [skar] : [vx. br. ***scar***] n.m. (pl. **-ou** ['skaru]) ; Crevasse / Gerçure

**SKARAÑ** ['skɑːrə] : [***scara*** 1716] vb. ; Crevasser / (se) Fendre / (se) Lézarder

**Skarañ ra ma botou-koat** : Mes sabots de bois se lézardent *(Poullaouen)* ; **Ha setou vis(e) ur boutou-koat ganin ha vis(e) grilhet an tu war-horr(e) da mé sroad, skar(e)t !** : Et nous étions donc chaussés de sabots de bois et le dessus de mon pied était bousillé, crevassé ! *(Sant-Wazheg)*

**SKARZHAÑ** ['skarzə] : [***scarza*** 1659] vb. ; Vider / Vidanger / Purger (cf. **RIÑSAÑ**)

**Santañ ret 'nèoñ d'a-bell ? Daw din skarzh 'nèoñ !** : Vous le sentez de loin ? Il faut que je le vide ! *(Laz)* ; **A-raog vïe teil ba-dan ar lon(ed) ar mo(d)-se ha vis(e) ket skarzh(et) (ne)med tro gouel-Nedeleg ha neu'n tro (a)n de kentañ 'r bla, ahe vis(e) an devechou kass-teil** : Avant il y avait du fumier sous les bêtes comme ça et on ne vidait que vers Noël et alors vers le premier de l'an, là c'étaient les journées d'envoi de fumier *(Speied)* ; **Ma vis(e) ket skarzhet o c'hraier (a-)benn mis-kenver, ar saout vis(e) kamm pad ur bla war-lerc'h go(ude)-se** : Si l'on ne vidait pas leurs crèches pour le mois de janvier, les vaches étaient boiteuses pendant l'année qui suivait *(Speied)* ; **An heñi oa ar charreter, na e vreur ba'r park da jikour anèoñ d(é) skarzh(añ)** : Celui qui était le charretier avait son frère dans le champ pour l'aider à vider (fumier) *(Speied)* ; **Ma vis(e) ket skarzh(et) beb dow la pe bep tri bla, eh beñ sur pis(e) tan ba'r chumin(al)** : Si on ne la purgeait pas tous les deux ou trois ans, eh ben il est certain que vous aviez de feu dans la cheminée *(Kleden)* ; **D'ar c'heseg vije red troc'ho lann ha' basseè un dèn a-peu-prè an hanter deuh e amzer 'tre troc'ho lann ha drailhañ 'naoñ ha soeñgn ar c'heseg ha skarzh dindan** : Il fallait couper de l'ajonc aux chevaux, une personne passait approximativement la moitié de son temps entre couper l'ajonc, le hacher, soigner les chevaux et vider sous eux *(Lokarn)*

**SKASS** [skas] : [***scass*** 1716] n.m. (pl. **-ou** ['skasu]) ; Pied de quilles / pl. Panards

- **Astenn e skassou** : Étendre ses panards ; **Astenn e skassou dindan an daol** : Étendre ses panards sous la table *(Laz)*

**SKASSAD** ['skasəd-t] : [***skassad*** 1992] n.m. (pl. **-ou** [ska'sɑːdu]) ; Rouste / Gifle

**Damaig vo ur skassad** : Tout à l'heure tu vas te prendre une rouste *(Plouïe)* ; **Ro ur skassad d'ar fri-lous** : Donner une raclée au morveux *(Poullaouen)* ; **Damai a ho ur skassad ma chomes ket trankil !** : Tout à l'heure tu vas te prendre une rouste si tu ne restes pas tranquille ! *(Skrigneg)*

- **Taped skassadou ga *ub.*** : Prendre des gifles par *qqn.* ; **Pa oan bihan dapen skassadou ga ma zad pa ne labouren ket ba'r skol** : Lorsque j'étais petit je me prenais des gifles par mon père quand je ne travaillais pas à l'école *(Rostrenn)* ; **Tapet meus ur skassad** : J'ai pris une gifle *(Poullaouen)*

**SKASSATA / SKASSATIÑ** [ska'sata] [ska'sati] : vb. ; Gifler

**Damaig mi 'h a da skassatiñ 'han(ou)t** : Tout à l'heure je vais te gifler *(Skrigneg)* ; **Damaig ma chomes ket trankil me a'h a da skassatiñ 'han(ou)t !** : Tout à l'heure si tu ne restes pas tranquille, je vais te gifler ! *(Skrigneg)*

**SKELTR** [skɛltʳ] : [***skeltr*** 1716] ad. ; Éclatant (-e)

**Peus kemed sell(ed) mad 'benn (e)ma skeltr ar loar ha skeltr an neñw ha weli-hi Hent-Sant-Jak(e)s, war-eñwn** : Tu n'as qu'à bien regarder quand la lune et le ciel sont éclatants tu verras la Voie Lactée, tout droit *(Kleden)* ; **Houzh é ar C'harr-Kamm ha ba-dreñw ma (e)ma ba skeltr an neñw ga(v)i *l'Étoile Polaire* 'è** : C'est la Grande Ourse et derrière si le ciel est éclatant tu trouveras également l'Étoile Polaire *(Kleden)* ; **Ma vis(e) skeltr ar loar doc'h an noñs ha Steredenn-ar-Werc'hes ba-tal hi gichenn mad oa mad-tre, med ma vis(e) vall ar re-s(e) oa sin vall** : Si la lune était éclatante la nuit et l'étoile du berger bien à ses côtés, c'était très bien, mais si elles étaient mauvaises, c'était mauvais signe *(Kleden)* ; **Pé vé skeltr an amzer, peus kemed tap(añ) ur gartenn ha weli ar machin, 'vel un A leun a steredennou bihen ha peus kemed tap(añ) ar c'hartou ha ga(v)i an desseñ-hezh** : Lorsque le temps est éclatant, tu n'as qu'à prendre une carte et tu verras le machin, comme un A plein de petites étoiles, tu n'as qu'à prendre les cartes (de jeux) et tu trouveras son dessin *(Kleden)*

**SKEUD** [skøːd-t] : conj. ; Tout en (cf. **E-SKEUD**)

**SKEUD** [skøːd-t] : [vx. br. ***scot*** ; ***squeut*** 1499] n.m. ; Ombre (d'une chose) / Reflet

**Gwel a ra i skeud ba'h an dour** : Il voit son reflet dans l'eau *(Skrigneg)* ; **Gwel a ra i skeud ba'h ar mizilour** : Il voit son reflet dans le miroir *(Skrigneg)* ; **Map-kas(t) inossant ! An dra-he oa da skeud a heuilhe (a)han(ou)t !** : Espèce d'idiot ! C'était ton ombre qui te suivait ! *(Skrigneg)* ; **Ha ouïe ket la oa ar loar, i skeud 'n-hi(n)i oa dreñw i gein** : Il ne savait pas que c'était la lune, c'était son ombre derrière lui *(Skrigneg)*

- **Kaoud owen deus e skeud** : Avoir peur de son ombre ; **Ah ! Me ma ket owen deuh ma skeud hañ !** : Ah ! Moi je n'avais pas peur de mon ombre hein ! *(Skrigneg)*

**SKEUDENN** ['skøːdən] : [***sqeudenn*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [skø'dɛnu]) ; Image / & Demi-portion / Gringalet / Once (liquide)

**Hemañ zo ur skeudenn** : C'est une demi-portion *(Kergrist)* ; **Med hom(añ) oa ket 'hond da evañ, set' oa ket laket (ne)med ur skeudenn dèi barzh foñs ar vor(e)nn !** : Mais elle n'allait pas boire, on ne lui mit donc qu'une once au fond du bol ! *(Skrigneg)*

**SKEUL** [skøːl] : [***squeul*** 1499] n.f. (pl. **-iou** ['skølju]) ; Échelle (cf. **BAZH-SKEUL**)

**Ar re oa tre ba-kichenn ar bern plous ha na laket ur skeul ba bep tu d'ar bern evi(d) chet an dour dre war-horr(e)** : Ceux qui se trouvaient à côté du tas de paille avaient aussi mis une échelle de chaque côté du tas pour lancer l'eau par-dessus *(Plouïe)* ; **Digass ar skeul d'ond war'ha(n)on !** : Apporte-moi l'échelle *(Poullaouen)* ; **Risklet ar skeul ha koueet (a-)ramp war ar c'hleuñ** : L'échelle a glissé et tombé à califourchon sur le talus *(An Uhelgoat)* ; **Me lar dit ma klêet ma letr ! Goude oan survèiet 'ha ! Med me ka(v)et ur machin-all, me 'h ee dre ar preness pé teue ma c'hamarades da lak ar skeul diñ** : Je peux te dire que j'en avais pris pour mon grade ! Après ma foi j'étais surveillée ! Mais j'avais trouvé un autre truc, j'allais par la fenêtre lorsque ma copine venait me mettre l'échelle *(Skrigneg)*

- **Houzh zo chomet skrap deus ar skeul** : Elle est tombée enceinte et restée seule (mot-à-mot : Elle est restée agrippée à l'échelle) *(Plouïe)*

**SKEUPAD** ['ʃkøpəd-t] : [***scopat*** 1716] vb. ; Cracher (cf. **TUFAD**)

**Sete a gomañse-hi diskontal mamm hag da zigentañ gomañse-hi skeupad ha ga he bes-meud ree-hi un dro** : Elle, maman, commençait donc à guérir par formulation et tout d'abord elle commençait à cracher et de son pouce elle faisait un tour *(Sant-Wazheg)*

**SKEVENT** [s'keːvən-t] [s'kejvən-t] : [***squeuent*** 1499] n.pl. ; Poumons

**Poan meus ba ma skevent** [s'kejvən-t] : J'ai mal aux poumons *(Lannedern)* ; **Me ouïe a-walc'h oa ket ar skevent** : Je savais bien que ce n'était pas les poumons *(Lannedern)*

**SKÏANT** ['skijən-t] : [***squient*** 1499] n.f. ; Bon sens / Facultés

◆ Bon sens ; **Gwech-all oa ket sod an dud heñ ! Ah gast nann ! Oa ket diskadur(e)zh matrehe, me(d) skïant oa memes-tra hañ !** : Autrefois les gens n'étaient pas fous hein ! Ah putain non ! Il n'y avait peut-être pas d'instruction, mais il y avait quand-même du bon sens hein ! *(Brennilis)*

◆ Facultés ; **Houzh zo aet bugwaleaj, hounn(ezh) neus kollet he skïant** : Elle est retournée en enfance, elle a perdu ses facultés *(Plouïe)* ; **He skïant neus ha-toud !** : Elle a toutes ses facultés *(Plouïe)*

**SKÏANTED** [ski'ɑ̃ntəd-t] : [***sqyandtet*** 1732] ad. ; Sensé (-e)

**Oa ket skïanted mad** : Il n'était pas bien sensé *(Plouïe)*

**SKIGNAÑ** ['skiɲə] : [***squingnaff*** 1499] vb. ; Épandre (cf. **SKUILHAÑ** ; **STREIAÑ**)

**Skignañ teil ba'r park** : Épandre du fumier dans le champ *(Plouïe)*

**SKILFEG** ['skilfəg-t] : [***skilfec*** 1716] ad. ; Griffu (-e)

**Gad e zoworn hag e dreid skilfeg** : Avec ses mains et ses pieds griffus *(An Uhelgoat)*

**SKILHENN** ['skiʎən] : [***skirienn*** 1992] n.f. (pl. **skilhou** ['skiʎu]) ; Bûchette / Éclisse (cf. **BILHETES**)

**Lak ur skilhenn ba'n tan** : Mets une bûchette dans le feu *(Kergrist)* ; **Bleñchou, skilhou, ar re-s(e) vïe faoutet 'vi(d) 'h aos(añ) krampouzh...** : Des brindilles, des éclisses, on les fendait pour préparer des crêpes... *(Laz)*

**SKILTR** [skiltʳ] : [***sclitr*** 1716 ; ***sqiltr*** 1732] ad. ; Aigu (-ë) / Éclatant (-e)

**Un drous skiltr ha sklêr** : Un bruit aigu et clair *(An Uhelgoat)* ; **Pé vo skiltr an amzer** : Lorsque le temps sera éclatant *(An Uhelgoat)*

**SKILTRENN** ['skilt(r)ən] : [***sqeltrenn*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [skil'tɛnu]) ; Éclat de bois

**Ur skiltenn** : Un éclat de bois *(Kergrist)*

**SKIMINELES** [skimi'neːləz-s] : n.f. (pl. **-ed** [skimine'leːzəd-t]) ; Hirondelle (cf. **KIMINIGELL / KIMILIG**)

**Digoueet zo ur skimineles n'eus ket pell-zo** : Une hirondelle est arrivée il n'y a pas longtemps *(Brasparzh)*

**SKIRJENN** ['ski(:)rʒən] : [***kerzinen*** 1821] coll. ; (du) Sorbier

**SKLABE / SKLABER** ['sklɑːb(e)] ['sklɑːber] : [***stlabez*** 1716] n.m. ; (du) Désordre / (du) Fouillis / Des ordures / (de la) Pagaille

**Sete mamp kresket, deus teir pe bider beuc'h, ar laezh, kalz sklaber, laket ur bak demp, da zigentañ vije ga bidoniou, passeet bemde da zespugn bidoniou ugent ahe ha goud(e) oa laket ar bak a laezh** : Nous avons alors crû, de trois ou quatre vaches, le lait, beaucoup de bordel, on nous a mis un bac, au départ c'était avec des bidons, on passait quotidiennement collecter des bidons de vingt là et après on a mis le bac à lait *(Berrien)*

**SKLABEAÑ / SKLABEO / SKLABÏO / STLABEAÑ** [skla'beːə] [skla'beːɔ] [skla'bijo] [stla'beːə] : [***stlabeza*** 1732] vb. ; Éparpiller / Souiller / Salir & parf. (se) Répandre (cf. **LABISSO**)

➢ **Sklabeañ war** : Se répandre sur (liquide) ; **Ha ba'r lessiveus oa un tüio ha hezh sa(v)è ar mo(d)-se ha ba'r penn (a)naoñ oa ur penn rond ahe ha deus an traoñ tàè an dour ba hezh ha stlabeè war an dilhad ba'r lessiveus 'ta !** : Il y avait un tuyau dans la lessiveuse et il se dressait comme ça et à son bout, il y avait là un bout rond et l'eau venait d'en bas dedans et se répandait sur le linge dans la lessiveuse tiens ! *(Kareis)*

**SKLABOD** ['sklaːbəd] : [***sklabod*** 1992] coll. (sing. **-enn** [skla'boːdən]) ; Éclaboussure / & sing. Ragnagnas

**Deut é ar sklabodenn dèi** : Elle a ses ragnagnas *(Plouïe)*

**SKLABOUSSAD** [skla'busəd-t] : [***sklaboussad*** 1992] n.m. (pl. **-ou** [sklabu'sɑːdu]) ; Gnon

**Rôet ur sklaboussad daoñ ha' zihano !** : Foutez-lui un gnon et il arrêtera ! *(Plouïe)* ; **Ro ur sklaboussad d'ar greussad ha jerr e hinou** : Donner un gnon au gosse et lui fermer son clapet *(Poullaouen)*

**SKLANKAL** ['sklɑ̃ŋkəl] : [***sklankat*** 1889] vb. ; Criailler / Pleurnicher

**Nin zo 'hond d'o(be)r bresel, lare un' ha noa sklanket** : Nous allons faire la guerre, dit un en braillant *(Plonee)*

**SKLANKER** [s'klɑ̃ŋkər] : [***sklanker*** 1931] n.m. (pl. **-ien** [sklɑ̃ŋ'kɛrjən]) ; Braillard et pleurnicheur

**Ar c'hi-mañ zo ur sklanker 'ha !** : Ce chien pleure avant d'avoir mal *(Plouïe)*

**SKLANVES / SKLANVESK / SKLEÑJ** ['sklɑ̃nvəs(k)] [sklẽːʒ-ʃ] : [vx. br. ***stlanaes*** ; ***stlaffesq*** 1499] n.f. ; Plantain

✗ *syn.* : ***lousowenn-troc'h, pemp-rijenn, stankéres-gwad***

**Am(añ) vé lar(et) « skleñj », me(d) « lousowenn-troc'h » vé lar(e)t alï(e)s** : Ici on dit « skleñj », mais on dit souvent aussi « lousowenn-troc'h » (Laz)

**SKLAPAÑ / SKLAPO / LAPAÑ** ['sklapə] ['sklapo] ['stlapə] ['lapə] : [***stlapa*** 1659] vb. ; Asperger / Projeter / Éparpiller / Jeter

**Sklapañ dour binniget war ar marc'hadour-saout !** : Asperger d'eau bénite le marchand de vaches ! *(An Uhelgoat)* ; **Sklapet i gountell digor ba'n a(v)el-gorn** : Balancé son couteau ouvert dans le tourbillon *(Kergrist)* ; **Goud(e)-se vïe gwraet an toull ha vij(e) sklapet toud barzh !** : Ensuite on faisait un trou et on y balançait tout à l'intérieur ! *(An Uhelgoat)* ; **Pedam sklap un dra m(e)nneket dreis(t), lod vé 'sklap ur falz dreis(t)** : Ou-bien balancer quelque chose par-dessus, certains balancent une faucille par-dessus *(Laz)* ; **Ha beb taol a reen a stlape voenn war ma c'harg (e)vid amerdañ (a)ha(n)on** : Et chaque coup que je faisais il balançait du foin sur ma charge pour m'emmerder *(Berrien)* ; **Hezh vïe lapet ba-dreñw an tanou !** : On le jetait derrière les feux ! *(Kleden)* ; **Voa ket par din (e)vid sklapañ mein deus rèr ar chach !** : Il n'y avait pas mon pareil pour jeter des pierres au cul des chiens *(Pleiben)* ; **Matresse ya ha sklap(et) ur vetrabesenn dê mod-se da hrignad ?** : Peut-être oui et on leur jetait ainsi une betterave à ronger *(Skrigneg)* ; **Ale ! Heus ket lennet tro-walc'h 'boe an de (e)mout an de-mañ toud à lenn ?! Sklap ar c'hozh leveriou-se 'goste !** : Allez ! Tu n'as pas assez lu depuis toute la journée que tu es à lire ?! Balance ces sales livres ! *(Skrigneg)* ; **Ar vugal(e) vé sklapet ba ur c'horn, pugur feus ket den e-bed da gass 'nê da di tud-all** : On jette les enfants dans un coin, puisque tu n'as personne pour les amener chez les autres *(Lannedern)* ; **Me zo hond da gerc'hed ur poues, un min da lakad, ar mod-se 'h i ha da sklapañ 'han(ou)t ba'h ar poull-don zo a(ho)nt ar hi-(ho)nt ha 'h añw da gerc'hed ar poues-t(e) d'ar yêr hag ar mod-se Yann a vefomp disklabet deuh-ouit !** : Je vais chercher un poids, une pierre à placer, comme ça tu iras et je te jetterai dans le lac qui se trouve là-même, je vais chercher ce poids à la maison et comme ça nous serons débarrassés de toi Yann ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! Sklap aha(n)on barzh 'ta ! N'é ket 'vid digass anê toud gantoñ maes ! Red é din mond da joukour 'naoñ** : Oh ! Jette-moi dedans donc ! Il ne peut pas tous les extraire et rapporter ! Il faut que j'aille l'aider *(Skrigneg)*

- **N'é ket mad da sklapañ ga rewr ur c'hi** : Il n'est même pas bon à jeter au cul d'un chien (loc. pour parler d'une boisson infecte) ; **Nann, n'é ket blased gwal vat ar jistr ! N'é ket mad da sklapañ ga rewr ur c'hi, 'vel vij(e) laret** : Non, le cidre n'a pas très bon goût ! Il n'est même pas bon à jeter au cul du chien, comme on disait *(Skrigneg)*
- **Sklapañ e arc'hant dreist e benn** : Jeter son argent par les fenêtres (m.-à-m. Balancer son argent par-dessus sa tête) ; **Flut(añ) e arc'hant, sklap(ad) 'nê kuit, sklap(ad) 'nê dreis(t) ho penn !** : Gaspiller son argent, le dilapider, le jeter par les fenêtres ! *(Laz)*
- **Sklapañ *udb.* da val(e)** : Envoyer *qqchose* valdinguer ; **Me sklape ar c'hozh leveriou-se da vale !** : J'envoyais valdinguer ces sales livres ! *(Skrigneg)*

**SKLASSENN** ['sklasən] : [***sclacenn*** 1499] n.f. ; Glace / Miroir

**SKLÊD** [sklɛ:d-t] : n.m. (pl. **-ed** ['sklɛ:dəd-t]) ; Voleur (cf. loc.)

- **Mond gis ur sklêd** : Partir comme un voleur ; **Plego e souk ha mond gis ur sklêd d'an nec'h ga'r Ru-Neo** : Replier son bazar et partir comme un voleur en haut de la rue Neo *(Poullaouen)*

**SKLEJAÑ / SKLIJAÑ / SKLICHAÑ / SKLEÑJOU / SKLIÑJAL / CHLEJAÑ** ['skl(e/i/ɛ̃):ʒ(ə)] ['skliʃə] ['sklĩ:ʒ(əl)] ['ʃle:ʒ(ə)] : [***stlegea*** 1659] vb. ; Traîner / Être à la traîne (dans son travail)

**Hemañ vé é chlejañ dalc'h-mad** : Il est constamment à la traîne *(Plouïe)* ; **Chlejañ e labour** : Traîner son travail *(Plouïe)* ; **Amañ (e)ma an traou é chlejañ partoud** : Ici les choses traînent partout *(Plouïe)* ; **Sklejañ chouchou petramant sklej ur wênn** : Traîner des souches ou-bien traîner un arbre *(Skrigneg)* ; **Ha ni 'n-om revus sklej' traou !** : Nous nous refusons à tracter ! *(Poullaouen)* ; **Ur charretour gad un denn vad (é) sklejañ bilhou da vord an hent** : Un charretier avec un bon attelage traînant des billes de bois jusqu'au bord de la route *(Poullaouen)* ; **An otrou-Doue na lar(et) : An heñi n'é ket gouest da zougen renko sklij** : Le Seigneur avait dit : Celui qui n'est pas capable de porter devra traîner *(Laz)* ; **Ha mad é ar mod-se 'ha ! pe-lec'h 'h i da-heul ar re-all ga sklejañ ma c'hoar ha diwoul anèi ?!** : Et c'est bien comme ça ma foi ! Où iras-tu à la suite des autres en traînant ma sœur et en la gardant ?! *(Skrigneg)* ; **Sklejañ (a)nèi ha kassed (a)nèi da ma heul, dougen (a)nèi alïes** : La traîner et la faire me suivre, la porter souvent *(Skrigneg)* ; **Ya, klemmus ha skleñjennus ya ha houzh so bet skleñjou dalc'h-mad** : Oui, plaintif et traînant oui et elle est constamment à traîner (la patte) *(Ponvel)* ; **Ree kimed 'n-om jalañ ha disakreal an dud na da sklejañ** : Il (conducteur du train) ne faisait que se plaindre et injurier les gens qu'il avait à traîner *(An Uhelgoat)* ; **Sete vïent skleñjet hag a troc'het o blew dê ha merzherïet ! Lod-all vïe plantet ba'n tan !** : Elles étaient donc traînées et on leur coupait les cheveux et les martyrisait ! D'autres étaient foutus dans le feu ! *(Plonee)* ; **Gwich-all vije bervet an dilhad bord ar rinier, kuit da sklejañ 'nê d'ar yêr** : Autrefois on bouillait le linge au bord de la rivière, afin d'éviter de les traîner jusqu'à la maison *(Skrigneg)* ; **Ma zad a ree bouteier-koat demp ken vijemp ket 'vid sklejañ 'nê, ken pounner 'vel vijent...** : Mon père nous faisait des sabots de bois que nous ne pouvions pas les traîner tellement ils étaient lourds... *(Skrigneg)* ; **Oh bah ! Me n'on ket 'hond da sklej(añ) an dra-he ba ma musetenn ! Me 'h a da zibiñ (a)naoñ dizhtu !** : Oh bah ! Moi je ne vais traîner ça dans ma musette ! Je vais le manger tout de suite ! *(Skrigneg)* ; **'Vel amañ ga heñchou 'vel oa, ur lon-keseg e-hun oa ket 'vid sklij ar c'harr gollo 'nèoñ, vïe daw kaoud dow !** : Comme ici avec les routes telles qu'elles étaient, une monture seule ne pouvait pas traîner une charrette vide, il en fallait deux ! *(Sant-Wazheg)* ; **Buzhig bihen ah(e) meus bet gwel(et) 'nê 'sklejañ !** : Je les ai vus traîner là des petits vers de terre ! *(Skrigneg)* ; **Matrehe (me)mes-tra ma gwraet seizh pe eizh la ga'n harpon ha sklichañ ar gwe ga'r c'heseg neuhe d'ar poent-se, ga pe(va)r geseg !** : J'avais peut-être quand-même utilisé la scie passe-partout sept ou huit ans et alors fait traîner les arbres par les chevaux à cette époque, par quatre chevaux ! *(An Uhelgoat)*

- **Chlejañ e rèr** : Traîner son cul / Lambiner *(Plouïe)*

**SKLEJENNUS / SKLEÑJENNUS** [skle'ʒɛnyz-s] [sklɛ̃'ʒɛnyz-s] : ad. ; Traînant

➢ **Klañw-skleñjennus** : Maladif (-ve) ; **« Klañw-skleñjennus » vise laret 'e, ya, skleñjou pell-zo, pell-zo** : On disait aussi « klañw-skleñjennus » oui, traînant depuis longtemps, longtemps *(Ponvel)*

**SKLÊJÉRES** [sklɛ'ʒe:rəz-s] : [***stlejeres*** 1931] n.f. (pl. **-ed** [sklɛʒe're:zəd-t]) ; Dépanneuse auto
**Deut oa ar sklêjéres bord an hent** : La dépanneuse était venue au bord du chemin *(Poullaouen)*

**SKLEJ-LABOUR / CHLEJ-LABOUR** [skleʒ'lɑ:bur] [ʃleʒ'lɑ:bour] : n.m. (pl. **(sk/ch)lejerien-labour** [skle'ʒerjən'lɑ:bur] [ʃle'ʒerjən'lɑ:bour]) ; Retardataire (dans son travail)
**Ur chlej-labour** : Un retardataire dans son travail *(Plouïe)*

**SKLÊR** [sklè:r] : [***sclaer*** 1499] ad. ; Clair (-e) (tous sens)
**Sklêr é** : Il fait clair ; **Be zo lod ha n'eint ket sklêr** : Il y en a certains qui ne sont pas clairs *(Plouïe)* ; **Pegur na welè ket gwal sklêr ha pé na tenn(et) he lunedou…** : Puisqu'elle ne voyait pas bien clair et lorsqu'elle tint ses lunettes… *(Kareis)* ; **'Bénn vêr troc'h ed ah(e) gwech-all, ar re-h(e) ya ke(n)toc'h war an traou sklêr, gwénn** : Quand on coupait le blé là autrefois, elles (fourmis ailées) vont plutôt sur les trucs clairs, blancs *(Laz)* ; **Pé vïe sklêr ar loar deuh an nos oa sin skorn (e)vid an de war-lerc'h vintin** : Lorsque la lune était claire la nuit c'était signe de gel pour le lendemain matin *(An Uhelgoat)* ; **An dow-mañ welent ket sklêr kén** : Ces deux-ci ne voyaient plus clair *(Poullaouen)* ; **Sklêr oa ar loar** : La lune est claire *(Plonee)* ; **Vïe ket gwal sklêr damp pugur vise ket gwal gwenn (a)naoñ pugur vïer krog ga tamouesiñ (a)naoñ** : Pour nous il n'était pas très clair puisqu'il n'était pas bien blanc puisque qu'on commençait par le tamiser *(Plonee)* ; **He dowlagad frank ha sklêr 'vel diw steredenn** : Ses yeux larges et clairs comme deux étoiles *(An Uhelgoat)* ; **An dra-he oa un imbissiliterezh d'o(be)r ! Ampech ur lon-keseg da wel sklêr, sinifi sort e-bed !** : C'était d'une imbécillité de faire ça ! Empêcher un cheval de voir clair, ça n'a aucun sens ! *(Skrigneg)* ; **Hag ar jistr a gouee barzh, n'eer ket re vuan, houzoh walc'h, rôet vije amzer daoñ blamed daoñ da veañ sklêr !** : Et le cidre tombait dedans, on n'allait pas trop vite, vous savez bien, on lui donnait du temps afin qu'il soit clair ! *(Skrigneg)* ; **Kar ar yir welont ket sklêr ga'n erc'h** : Car les poules ne voient pas clair à cause de la neige *(Karnod)* ; **Ah ya ! Med ya, med lakad dilhad ha n'eint ket re sklêr zo distrouilh, goude vent lous vé ket gwelet** : Ah oui ! Mais oui, mais mettre des vêtements qui ne sont pas trop clairs ce n'est pas salissant, même s'ils sont sales ça ne se voit pas *(Skrigneg)* ; **Koueet i damm kig deuh ar bar(a) war an douar hag oa klask anaoñ partoud, wele ket re sklêr 'è, an dra-he oa deuh an abard'hê, añfin 'benn ar fin neus ka(v)et 'naoñ ha laket 'naoñ barzh kreis i var(a)** : Son bout de viande tombé de son pain sur le sol, il le cherchait partout, il ne voyait pas très clair non-plus, c'était en fin d'après-midi, enfin pour finir il l'a trouvé et l'a mis au milieu de son pain *(Skrigneg)*

➢ **Be sklêr e zowlagad** : Voir clair ; **Sell ! Te zo yowank ha sklêr da zowlagad, 'h añw da lesk ahan't da glask** : Regarde ! Tu es jeune et tu vois clair, je vais te laisser chercher *(Skrigneg)*

**SKLÊRIJENN** [sklè'ri:ʒən] : [***sklerijenn*** 1927] n.f. (pl. **-ou** [sklèri'ʒɛnu]) ; Éclairage / Luminosité / & Lucidité
**Set(u) (a-)benn ar fin memes-tra oa komañset ar sklêrijenn da zond dre an apavañchou** : Donc pour finir quand-même la luminosité commençait à venir par les persiennes *(An Uhelgoat)* ; **Ur sklêrijenn vad oa** : Il y avait une bonne luminosité *(Berrien)*

➢ **Kaoud sklêrijenn a-walc'h 'vid** : Avoir suffisamment de lucidité pour ; **Me(d) d'ar mar(e)-se dijar oa tud ha' nôa bet sklêrijenn a-walc'h 'vid gwel la oar bet gwelloc'h roiñ ur park d'un 'vid partaj(añ) ar memes park 'tre tri** : Mais déjà à cette époque il y avait des gens qui avaient eu suffisamment de lucidité pour voir qu'il aurait été mieux de donner un champ à une personne que de partager le même champ en trois *(Lannedern)*

➢ **Ober sklêrijenn** : Produire de la lumière ; **Ha ar re-he, 'n-ur goueo, nôa gwraet ur bern sklêrijenn** : Et en tombant, ils ont produit énormément de lumière *(Brennilis)* ; **Ha ezhpenn oa ar vugal(e) nôa bolotennou ha pé goueent war an douar, ar re-h(e) ree sklêrijenn** : De plus les enfants avaient des balles à jouer et lorsqu'elles tombaient sur le sol, elles produisaient de la lumière *(Brennilis)*

➢ **Sklêrijenn an de** : Le lever du jour / L'aurore

➢ **Taol sklêrijenn** : Éclairer ; **Ar loar daole sklêrijenn war'naoñ** : La lune l'éclairait *(Lokmarïa)*

**SKLÊRIJENNAÑ** [sklèri'ʒɛnə] : [***sclerigenein*** 1723 ; ***sklerijenna*** 1889] vb. ; Faire de l'éclairage / Éclairer
**Keid vin krog lak an toas ba'r forn ha bremañ ar mo(d)-se sklêrijenneh traou papred** : Tant que je commencerai à enfourner la pâte et comme ça au moins maintenant vous ferez l'éclairage *(Landelo)* ; **Ya-ya, sklêrijennet a-wechou (e)vel ma vije *faux phares* ba'r pennou** : Oui-oui, parfois éclairé comme s'il y avait des faux phares aux extrémités *(Pleiben)* ; **Ya ! Ur letern hag a sklêrijenn ket kalz…** : Oui ! Une lanterne qui n'éclaire pas beaucoup… *(Skrigneg)* ; **Lampchou da durlutañ pa vije ket gwel(et) sort e-bed, med het' ga un' ar mod-se, hezh sklêrijenne lem a vije !** : Des lampes pour s'agiter en tâtonnant lorsqu'on ne voyait rien, mais donc avec une comme ça, elle éclairait là où elle était *(Skrigneg)* ; **Ya, valïant é an amzer hag alïes barzh un devezh vé téñval deuh ar mintin, a-wichou vé mourenn ha goude neuhe sklêrijenn an amzer ha goude vé gwel(et) ar c'houmoul 'tond 'darre hag er memes de vé, n'é ket ingal !** : Oui, le temps est variable, souvent dans une journée le temps est sombre le matin, il y a parfois du brouillard et ensuite le temps s'éclaircit et après on voit les nuages revenir, ce n'est pas égal dans la même journée *(Skrigneg)*

**SKLEUG** [sklø:g-k] : [***stleuc*** 1499] n.m. ; Étrier / Cale-pied
**Yann neuhe d'ond da avañsou war benn a-raog d'ar marc'h ha tap ar skleug doc'h a-zindan e rèr ha chet(añ) (a)nèoñ (a)darre war an hent !** : Yann avança donc sur l'avant du cheval et retira l'étrier de dessous son cul et le jeta une fois de plus sur la route ! *(Plonee)*

**SKLEURENN** ['sklø:rən] : [***sclérenn*** 1716] n.f. (pl. **-ou** [sklø'rɛnu]) ; Cataracte
**Ur skleurenn zo deut war ma dowlagad** : Mes yeux sont affectés d'une cataracte *(Poullaouen)*

**SKLÊVARD** [s'klɛ:vard-t] : n.m. (pl. **-ed** [sklɛ'vardəd-t]) ; Clochard / Traînard

**SKLIÑJAL** ['sklĩ:ʒəl] : vb. ; Traîner (cf. **SKLEJAÑ**)

**SKLIPENN** ['sklipən] : [***stripenn*** 1499] n.f. (pl. **sklipou** ['sklipu]) ; Tripe
**Daw vije gwelc'h ar sklipou** : Il fallait nettoyer les tripes *(An Uhelgoat)*

**SKLISS** ['skli.s] : [***scliçc*** 1633] n.m. ; Diarrhée liquide
**Ha seto 'n-om soñgnè-hè o-hun 'vi(d) 'h ampech kaoud ar skliss** : Elles se soignaient donc elles-mêmes pour empêcher d'avoir la diarrhée *(Kleden)*

**SKLISSADENN** [skli'sɑ:dən] : [***sklissadenn*** 1992] n.f. (pl. **-ou** [sklisa'dɛnu]) ; Jet de chiasse
**Du-mañ oa ur veunteun lem a vij(e) ar saout à hond da evañ dour ha pa nijent efin da evañ dour reent ur sklissadenn goude 'e ba'r veunteun wichou 'n-ur hond-kuit ! Eürusamant ar veunteun a gontinüe da rediñ** : Chez moi il y avait une fontaine où les vaches allaient s'abreuver et lorsqu'elles avaient fini de s'abreuver, après elles faisaient aussi parfois un jet de chiasse dans la fontaine en partant ! Heureusement la fontaine continuer de couler *(Skrigneg)*
- **Distagañ ur sklissadenn** : Larguer un jet de chiasse ; **Heñw na distaget ur sklissadenn ene ba plass ar gwign** : Il y avait largué un jet de chiasse à la place de la brioche *(Plonee)*

**SKLISSENN** ['sklisən] : [***scliscenn*** 1499] n.f. ; Clique
**Supos(e)t la vé aet toud e vugale, supos(e)t la vé bet un aredenn-bugale, deut é toud mé sklissenn da-heul** : Suppose que tous les enfants fussent allés, suppose qu'il y ait eu une ribambelle d'enfants, toute ma clique m'a suivi ! *(Laz)*

**SKLODAD** ['sklo:dəd-t] : [***klodad*** 1876] n.m. (pl. **-ou** [sklo'dɑ:du]) ; Portée / Couvée
**Ur sklodad lapoussed** : Une couvée d'oisillons *(Poullaouen)*

**SKLOKAL / SKLOCHAL** ['sklɔkəl] ['sklɔʃəl] : [***sklokal*** 1919] vb. ; Avoir toujours un pied de travers et s'en plaindre constamment, (et par ext. : avoir des problèmes de santé) / Glousser (cris de la poule qui a envie de couver & bruit « cloc ») / Piailler (cf. **KLOCHAD**)
**Sklok a ra** : Il a des problèmes de santé quasi-perpétuels *(Plouïe)* ; **Ar yar, houmañ zo sklochet** : La poule a envie de couver *(Plouïe)* ; **Yann oa 'h ober tro ar neizhou ha na ka(v)et ar yar, houzh oa o sklokal war ar vïou** : Yann faisait le tour des nids et il trouva la poule, elle gloussait sur les œufs *(Landelo)* ; **Hemañ vé dalc'h-mad sklokal** : Il est tout le temps plus ou moins malade *(Plouïe)* ; **Ar yar vije skloket war he neizh** : La poule gloussait sur son nid *(Plouïe)* ; **Houzh a vé sklokal papred** : Elle a toujours un pied de travers *(Motre)* ; **Sklokal ree ar moell-karr ba'r gib** : Le moyeu gloussait dans la boîte d'essieu *(Poullaouen)* ; **Oh ya ! Sklokal ra-heñw, pad ar bla (e)ma-heñw 'sklokal, me(d) boñ ! Mond a ra war-raog papred !** : Oh oui ! Il a toujours un pied de travers, il est plus ou moins malade toute l'année, mais bon ! En tout cas il va de l'avant ! *(Kleden)*
- **En-ur sklok 'h a an dud pell** : Toujours malade, jamais mourir *(An Uhelgoat)*

**SKLOKER** ['sklɔkər] : [***skloker*** 1992] n.m. ; Piaillard ; **SKLOKÉRES** [sklɔ'ke:rəz-s] : n.f. ; Piaillarde

**SKLOSSENN** ['skosən] : [***sklosenn*** 1876] n.f. (pl. **-ou** [sklo'sɛnu]) ; Gousse (pois)
**Ar re-he so kalz mïoc'h sukret hag ar sklossennou deusoute zo kalz brassoc'h, ar re-he so sukret-hard(i)** : Ils sont beaucoup plus sucrés et leurs gousses sont beaucoup plus grandes, ils sont très sucrés *(Skrigneg)*

**SKLOTURIAD** [sklɔ'tyrjəd-t] : [***skloturiad*** 1927] n.m. (pl. **-ou** [sklɔty'rjɑ:du]) ; Grand verre de
**Ur skloturiad lambig** : Un grand verre d'alcool *(Berrien)*

**SKLUFAD** ['sklyfəd-t] : n.m. (pl. **sklufajou** [skly'fɑ:ʒu]) ; Ondée (de pluie) (cf. **SKOULFAD**)

**SKLUS / SKLUJ** ['skly:z] ['skly:ʒ] : [***sklus*** 1464] n.f. (pl. **-ou** ['skly:zu] ['skly:ʒu]) ; Écluse
**Mestr ar vag neuhe v(o)a ket bet gouest da gass 'nèi war-eñwn ha 'sarr tond a-maes deus sklus Rosvegen a v(o)a-hi dre-eñwn ba'r pont Ty-Men ha aet toud d'an traoñ** : Alors le maître du bateau ne fut pas capable de le faire aller droit et tout en sortant de l'écluse de Rosvegen, il alla en droiture dans le pont de Ty-Men et alla vers le fond *(Pleiben)*
- **Ti-skluj** [ti'skly:ʒ] : Maison de l'éclusier ; **Goude vise sec'het ar voenn ha charret ga'r c'harr da zigass da 'n ti-skluj da vag(añ) diw veuc'h** : Ensuite on séchait le foin et charroyé jusqu'à la maison de l'éclusier pour nourrir deux vaches *(Kleden)*

**SKLUSER / SKLUJER** ['skly:zər] ['skly:ʒər] : [***skluzer*** 1970] n.m. (pl. **-ien** [skly'zɛrjən] [skly'ʒɛrjən]) ; Éclusier

**Pé vise troc'het ar voenn ga'r falc'h vise klasset ga'r sklujer un ekip da droc'had ar voenn pad dow de** : Lorsqu'on coupait le foin à la faux l'éclusier cherchait une équipe pour couper le foin pendant deux jours *(Kleden)*

**SKLUTENN** ['skytən] : n.f. (pl. **-ou** [sklu'tɛnu]) ; Escogriffe

**He mab zo ur sklutenn, ur pezh dèn moan, mond walc'h rafe gad ur gouwad-a(v)el** : Son fils est un escogriffe, un sacré gars mince, il partirait bien d'une bourrasque *(Poullaouen)*

**SKÔ** [skɔ:] : [gaul. ***scob-*** ; vx. br. ***scau***] coll. ; Sureau

**Pistolennou gan koat-skô** : Des sarbacanes avec du bois de sureau *(Duod)* ; **Ba'h ar sistem-se, ya ! Vije gwraet ga un tamm koat, ga skô ha hezh so kreus pa riñses 'naoñ ba'r c'hreis hag a chom an dro, goude res ur bistolenn ga hezh neuhe** : Dans ce genre-là, oui ! On faisait avec un bout de bois, du sureau, il est creux lorsque tu le vides au milieu et il reste le tour, après tu en fais alors une sarbacane *(Skrigneg)*

**SKOA / SKOE / SKOAR** [skwɑ:] [skwe:] [skwɑ:r] : [vx. br. ***scoed*** ; ***scoaz*** 1499] n.f. (pl. **-iou** ['skwaju] **skoajou** ['skwɑ:ʒu] / **skoejow** ['skwe:ʒɔw]) ; Épaule (cf. **DIWSKOA** [di(w)'skwɑ:] / **DIWSKOE** [di(w)'skwe:] : (les deux) épaules)

**Ar re-he vije laket d'ar c'heseg pa vise klañw o skoaiou ga an dorchenn** : On les mettait aux chevaux quand leurs épaules étaient meurtries par le coussin *(Skrigneg)* ; **O skoaiou teue da gignañ** : Leurs épaules s'écorchaient *(Skrigneg)* ; **Mond a ree da Goad-Frew da glask gourvini da frotañ i skoa** : Il allait au bois du Fréau chercher de la bryone pour se frotter l'épaule *(Poullaouen)* ; **Disklochet é bet ma skoa** : J'ai eu l'épaule déboîtée *(Pleiben)* ; **Ha oa ket gouest da lak anèi war i skoar se ! Pugur heñw gouee war i rèr !** : Et il n'était pas capable de la mettre sur son épaule ! Puisque il tombait sur le cul ! *(Plonee)* ; **Ma peus c'hoant, mi sikouro 'han'h da dreujañ 'nèi, peus kemed dond war ma diskoé ha mi dreujo ar riñvier ganac'h !** : Si vous voulez, je vais vous aider à la traverser, vous n'avez qu'à venir sur mes épaules et je vous ferai traverser la rivière ! *(Kergrist)* ; **Ur wakol vise laket d'ar c'heseg ha vise laket lïen d'o(be)r an dro d'o bruched ha d'o skoaiou, kuit dê da vloñsiñ 'nê** : On mettait un « gwakol » aux chevaux et on mettait un lien pour faire le tour de leur poitrine et de leurs épaules, pour éviter qu'ils ne se blessent *(Brennilis)* ; **Ha me ba'n tu-ell d'ar harzh oan 'tibrennañ ma bragou ha ma gellet tap ar lagodenn war ma skoa ! Ahe ma gwraet ur frik dèi !** : Et moi de l'autre côté du taillis, je dégrafais mon pantalon et j'ai pu choper la souris sur mon épaule ! Là je l'écrasai rapidement ! *(Ponvel)*

- **Be *udb.* war e skoa gantoñ** : Porter *qqchose* sur son épaule ; **Ya, ar re-he oa war o skoa gate ar mod-se da-heul ar valc'h hag a vije daw dê 'n-om lak da (ho)veled** : Oui, ils les portaient sur leur épaule comme ça à la suite de la faux et il leur fallait se mettre à battre *(Berrien)* ; **Ur valc'h gantoñ war e skoa** : Il portait une faux à l'épaule *(Berrien)*
- **Skoa-ha-skoa** : Côte à côte ; **Ni hon-dow skoa-ha-skoa** : Nous deux côte à côte *(An Uhelgoat)*

**SKOACH** ['skwaʃ] : [***scoacc*** 1644] n.m. (pl. **-ou** ['skwaʃu]) ; Cachette

- **Dre-skoach** : En cachette ; **Ar re-ell eve 'e, ar micheriou-ell, med müoc'h dre-skoach sur walc'h !** : Les autres aussi buvaient, les autres métiers, mais plus en cachette sûrement ! *(Lokarn)*

**SKOACHAÑ / SKOÈCHO** [s'kwaʃə] [skwaʃ] ['skwɛʃo] : [***scoacha*** 1732] vb. ; (se) Cacher (cf. **KOACHAÑ**)

**Hi noè ket skoèchet** : Elle ne cacha pas *(Kergrist)*

- **Skoachañ deuh *ub.*** : Se cacher de *qqn.* ; **An otrou skoache deuh e intron** : Le monsieur se cachait de sa dame *(Plonee)*

**SKOAN** ['skwɑ̃:n] : [***skoan*** 1992] n.m. & ad. ; Atrophie / Atrophié (-e)

**Tou'n dud ouïe walc'h lar vije bet skoan ha dister ar greun** : Tout le monde savait que les graines auraient été atrophiées et piètres *(An Uhelgoat)*

**SKOANAÑ** ['skwɑ̃:nə] : [***skoana*** 1927] vb. ; (s') Atrophier

**Un dèn skoanet** : Une personne atrophiée *(Poullaouen)*

**SKOASSELL** ['skwasəl] : [***scoacel*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [skwa'sɛlu] **skoassilli** [skwa'sili]) ; Ornière

**Eh ya pugur vé skoassellou, ba-lec'h goue vé skoassellou sur !** : Eh oui puisqu'il y a des ornières, là où ça tombe il y a des ornières pour sûr ! *(Motre)* ; **Me mé gwel ar skoassell pé vé koueet-heñw, an dra-sen ouïon (a-)walc'h !** : Moi j'ai vu l'ornière lorsqu'il est tombé, ça je le sais bien ! *(Motre)* ; **Skoassellou pé vije toullou ma tàe ar c'harrad « tein-deng » da dow du 'e** : Des ornières lorsqu'il y avait des trous si la charrette venait brinquebalante aussi des deux côtés *(Speied)* ; **Ha mem oa lanniou mod a'h eent, pe-sort meus bet joñj (e)mañ ma dad 'hond... Hañ ! Ga'r c'harr gis-se, ya ha skoassellou ! Pfou ! Mamm nije owen ba'r c'harr !** : Et il y avait même des ajoncs de la façon dont ils allaient, qu'est-ce que je me rappelle de mon père allant... Han ! En charrette comme ça, oui et des ornières ! Pfou ! Maman avait peur dans la charrette ! *(Plourac'h)*

**SKOD / SKOUD** [sko:d-t] [sku:d-t] : [***scòt*** 1632] n.m. (pl. **-ou** ['sko:du] **skochou** ['skoʃu]) ; Bûche / Menue branche / Motte / Souche / & coll. : Tiges

**Fresad skodou** : Briser des mottes *(An Uhelgoat)* ; **Ha' vïe troc'het an ed, (a-)wichou jome ar skoud war-lerc'h** : Et on coupait le blé, des fois les tiges restaient derrières *(Plouïe)* ; **Med an tan vije gwraet gan skochou-lann hag petram tammou banal ue, med ar re-he sailhe an tan 'e** : Mais on faisait le feu avec des tiges d'ajonc ou bien aussi des bouts de genêts, mais ceux-là faisaient prendre le feu aussi *(Pleiben)*

- **Skod-lann** : Souche d'ajonc ; **Med an tan vije gwraet gan skochou-lann hag petram tammou banal ue, med ar re-he sailhe an tan 'e** : Mais on faisait le feu avec des souches d'ajonc ou bien aussi des bouts de genêts, mais ceux-là faisaient prendre le feu aussi *(Pleiben)* ; **Set' go(ude)-se vïe daw doc'h chom da ziskrap(ad) ar re-s(e) toud da 'n douar, dé denn ar skodou-lann da 'n douar 'benn labour(a)d 'nèoñ war-lerc'h go(ude)-se en-dro** : Donc ensuite il vous fallait rester tous les arracher du sol, pour arracher les souches d'ajonc du sol pour la travailler à nouveau ensuite *(Speied)*
- **Sko(u)d-Nedeleg** : La bûche de Noël ; **War an hent oa ket koat (e)vel bremañ ! Hag vis(e)-hañw klass skoud-Nedeleg ahe** : Il n'y avait pas de bois sur la route comme maintenant ! Et il cherchait là la bûche de Noël *(Kleden)*

**SKODENN** ['sko:dən] : [***scodenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [sko'dɛnu]) ; Souche (d'arbre)

**C'hwi pé 'h eeh war ur skodenn-lann, c'hwi droiè ! Ha c'hwi ga'n ar, ma weleh ar bod-lann petram ar skod-lann, c'hwi wel d'anê a-raog tre tàe ar c'herseg** : Vous, lorsque vous alliez sur une souche d'ajonc, vous tourniez ! Et vous, à l'araire, si vous voyiez un buisson d'ajonc ou bien une souche d'ajonc, vous les voyez avant au fur et à mesure que les chevaux avançaient *(Speied)*

**SKOED / SKED** [sk(w)e:d-t] [skwɛd-t] : [vx. br. ***scoet, scoit*** *bouclier* ; ***scoet*** 1499] n.m. ; Écu

**Dow skoed hanter** : Deux écus et demi *(An Uhelgoat)* ; **Matrehe kant sked, pe mo(d)-se, noa goullet deuhoutoñ...** : C'est peut-être cent écus, en gros, qu'il lui demanda... *(Plonee)* ; **(A-)benn-neuhe oa kalz moni memes-tra hag a oa ar skoed hag an traou ar mod-sen, ya** : Pour-lors il y avait quand-même beaucoup de monnaies et il y avait l'écu, et les trucs du genre, oui *(Sant-Wazheg)* ; **Kant skoed** ['kã:skwɛd-t] : Cent écus *(Kergrist)* ; **Hanter-kant skoed** ['hãntər'kã:skwɛd-t] : Cinquante écus *(Kergrist)* ; **Bon ! N'amp ket da 'n-om gannañ ablamour d'ur skoed** [skwe:d-t] : Bon ! Nous n'allons pas nous battre à cause d'un écu *(Skrigneg)*

**SKOELF** [skoelv-f] : [***skeulf*** 1890] ad. ; Hagard

**SKOELFAÑ** ['skoelfə] : [***skoelfa*** 1927] n.m. ; Rendre hagard

**Skoelfet é** : Il est rendu hagard *(Berrien)*

**SKOILH / SKOUILH** [skoj] [skuj] : [***scôl*** 1716] n.m. (pl. **-ou** ['skoju] [skuju]) ; Obstacle / Cale / Imprévu

- **Skouilh-karr** [skuj'kar] : Cale pour voiture *(Poullaouen)*

**SKOILHAÑ / SKOUILHAÑ** ['skoʎə] ['skujə] : [***scolya*** 1732] vb. ; Obstruer / Tomber en panne (cf. **SAC'HAÑ, BOURDAÑ...**)

**Chomet é skoilhet** : Il est tombé en panne *(Skrigneg)* ; **Pugur ma jomègn skouilh't, houllègn ket mond war-raog** : Puisque s'ils restaient en panne, ils ne voulaient pas avancer *(Poullaouen)* ; **Oh ! Ar saout, ar saout oa fin heñ ! Rar é gwel ur veuc'h chom skouilhet ba'r vouilhenn, rar ! Med ar c'herseg, ya** : Oh ! Les vaches, les vaches étaient fines hein ! C'est rare de voir une vache rester embourbée dans la fondrière, rare ! Mais les chevaux, oui *(Kleden)* ; **Bi oa kalz kerseg hag-heñw oa ket moien da skouilh anê ! Oa kreñw hardi, nerzh hag nïent labouret mad hardi !** : Il y avait beaucoup de chevaux qu'il était impossible de faire caler ! Qui étaient très forts, énergiques et qui avaient très bien travaillé *(Kleden)*

**SKOIÑ / SKOÏÑ / SKEIÑ / SKEÏÑ** ['skoj] ['sko:i] ['skɛj] ['skɛ:i] : [***squeiff*** 1499] vb. ; Frapper / Jeter / Flanquer (un coup) / Cogner / Battre

**Skeiñ, delc'hen skeiñ mod-se** : Battre, continuer de battre ainsi *(Skrigneg)* ; **Dalc'h a ree an traou da droiñ ha da skoiñ ha da strakal deus partoud !** : Ça n'arrêtait pas de tournoyer, de frapper, et d'exploser de partout *(Plouïe)* ; **Ur ruadenn, pé sko ar chô ga i dreid** : Une ruade, lorsque le cheval frappe avec ses pieds *(Skrigneg)* ; **Ha skos war an nor ha lak aha(n)on ba'n ti ma galleh** : Et frappe à la porte et mets-moi dans la maison si tu peux *(An Uhelgoat)* ; **Hete skôent o venn, ouïent ket pe-lec'h wichou** : Ils se cognaient donc la tête, parfois ils ne savaient pas où *(Skrigneg)* ; **Ga petra ar hast an-heñi (e)ma himañ 'his-se skoiñ, ale ! Me zo (é) hond da wel !** : Putain mais avec quoi est-ce qu'il frappe comme ça, allez ! Je vais aller voir ! *(Kolloreg)* ; **Me(d) skoïñ war'nê vïe ket droad d'o(be)r ! Nann, ga un tamm bazh benneg 'h o(be)r trous dê** : Mais il n'y avait pas le droit de les frapper ! Non, leur faire du bruit avec un petit bâton quelconque *(Kareis)* ; **Houzh skôe hi bazh war an douar kaled, an dra-he ree « tak, tak » war ar pavïou ba Montroulez** : Elle cognait son bâton sur le sol dur, ça faisait « tac, tac » sur les pavés à Morlaix *(Plouïe)* ; **Setou oa ar vatezh skoiñ war (a)n oaled** : La servante frappait donc sur l'âtre *(Plonee)* ; **Ohohoho ! Me 'h a da skoiñ !** : Ohohoho ! Moi je vais frapper ! *(Landelo)* ; **Skôet é bet, hezh neus bet un taol-gwad** : Il a été frappé, il a eu une crise d'apoplexie *(Plouïe)* ; **Lod lar vije skô(et) war'nê (a-)walc'h, me meus ket bet an dra-he hañ** : Certains disent qu'on les frappait, moi je n'ai pas eu ça hein *(Skrigneg)* ; **Mamp ket skô(et) war'naoñ, leusket oa da gaoseal** : Nous ne lui avons pas tapé dessus, on le laissa parler *(Poullaouen)* ; **Pugur ma mïe skôet gati petram ma vïen aet d'essêo dressañ 'nèi ma'hat mïe tapet ! Kar da ziveo oa nintra d'o(be)r gantoñ ! Set ar mod-se 'ha...** : Puisque si je l'avais frappée voire essayé de la dresser, j'aurais probablement pris cher ! Car sur la fin on ne pouvait rien faire de lui ! Donc voilà ma foi... *(Plonee)* ; **Ba du-mañ oa un' d(a) skoiñ hag a ba lod-all na da droiñ 'e, ur ribout da droiñ ! Med me meus bet gwraet 'vid ar wech toud ga un' da skoiñ, divesk(añ) ha skoiñ** : Chez moi il y avait une à battre et chez d'autres il y avait

aussi à tourner, une baratte à tourner ! Mais moi j'ai depuis toujours fait avec une à battre, brasser et battre *(Plonee)* ; **Diwall !!! Skôe ket ! Med pé vise gwel(et) i vis mod-se... Gast !** : Attention !!! Il ne frappait pas ! Mais lorsqu'on voyait son doigt comme ça... Putain ! *(Karnod)* ; **Beñ ya ! Eh hezh so ur lon-keseg tik blam heñw skov !** : Ben oui ! Eh c'est une monture vicieuse parce qu'elle frappe ! *(Sant-Wazheg)* ; **N'eus ket droed da skeïñ warnoñ ! Sell pegen koant é !** : On n'a pas le droit de le frapper ! Regarde à quel point il est beau ! *(Skrigneg)*

- **Skoiñ an dilhad** : Battre le linge ; **Ar holazh zo gati da skoiñ an dilhad** : Elle a le battoir pour battre le linge *(Lannedern)*
- **Skoiñ (he)biou-(he)biou** : Frapper à côté (plusieurs fois) ; **Ale vliw ! Hezh skôe ket war ar youd, oa 'biou-'biou beb taol** : Allez vlan ! Il ne frappait pas sur la bouillie, c'était à côté à chaque coup *(Plonee)*
- **Skoiñ klañw** : Tomber malade ; **Hezh zo skôet klañw (e)n un taol** : Il est tombé malade d'un seul coup *(Skrigneg)*
- **Skoiñ *udb.* ba'n aer** : Jeter *qqchose* en l'air ; **An heñi nije skôet e falz ba'n aer a welefe un' o tond ba'n traoñ** : C'est d'une évidence (m-à-m. : celui qui jetterait sa faucille en l'air en verrait une retomber) *(Plouïe)*
- **Skoiñ un taol** : Flanquer un coup ; **Ha skôet un taol-fri ba ma vusuilh** : Il a flanqué un coup de groin dans mon fusil *(Poullaouen)*
- **Skoiñ war an nor** : Frapper à la porte ; **Pé ma skôet war an nor ?** : Lorsque j'ai frappé à la porte *(Kolloreg)* ; **Eh ! Ha pad a oa skôet war an noñr, me oa aet da zigeriñ 'n noñr ha oan ga'r bragou** : Eh ! Et pendant qu'on frappait à la porte, j'étais allée ouvrir la porte et je portais le pantalon (trop grand) *(Skrigneg)*
- **Skoiñ war ar prenest** : Frapper à la fenêtre ; **Sete pé oa aet 'hat, paotr-kaezh ha neus skôet war ar prenest** : Et donc lorsqu'il alla ma foi, mon pauvre et il frappa à la fenêtre *(Skrigneg)*

**SKOL / SKOUL** [sko:l] [sku:l] : [***scol*** 1499] n.f. (pl. **-iou** ['skolju] ['skoʎu]) ; École (cf. **SKOLACH**)

**Ha ni zo bet ba'r memes skol !** : Nous sommes allées à la même école *(Skrigneg)* ; **Ma zad 'h ee d'ar skol pugur c'hoant na da ziskiñ** : Mon père allait à l'école parce qu'il voulait apprendre *(Berrien)* ; **Deut an direkteur d'ar skol** : Le directeur est venu à l'école *(Berrien)* ; **Pa oan aet ba'r skol a oamp tri-ha-tregont ba'r skol ba Uhelgoat** : Lorsque je suis allée à l'école, nous étions trente-trois à l'école d'Huelgoat *(Berrien)* ; **Ni zo bet ba'r memes skol ! Ha ma mamm a-raog oa bet ba'h ar skol-se !** : Nous sommes allées à la même école ! Et ma mère avant était allée dans cette école-là ! *(Skrigneg)* ; **Ma pije lesket ar paotr da zond d'ar skol bemde, regulier, neuhe hallche kaoud e sertifikad (a-)benn fin ar bla** : Si vous aviez laissé le garçon venir à l'école tous les jours, régulièrement, il pouvait obtenir son certificat d'ici la fin de l'année *(Berrien)* ; **Ar re-se zo tud ha' zo bet ba'r skol, kalz deusoute** : Ce sont, pour beaucoup d'entre eux, des gens qui sont allés à l'école *(Plouïe)* ; **Hemañ oa bet oc'h ober skol demp** : Il nous a fait classe *(Plouïe)* ; **War leurenn ar skoul / Ba porzh ar skoul** : Dans la cour de l'école *(Plouïe)* ; **Bremañ me n'in ket d'ar skoul kin !** : Dorénavant je n'irai plus à l'école *(Sant-Hern)* ; **Pa oan bihan dapen skassadou ga ma zad pa ne labouren ket ba'r skol** : Lorsque j'étais petit je me prenais des gifles par mon père quand je ne travaillais pas à l'école *(Rostrenn)* ; **Setu me oa oblijet da guitaad ar skol** : Je fus donc obligée de quitter l'école *(Berrien)* ; **Difennet é bremañ frêo ar vugwale ba'r skoul** : Il est maintenant défendu de frapper les enfants à l'école *(Plouïe)* ; **Deus ar velin é aet d'ar skol** : Du moulin, il est allé à l'école *(Berrien)* ; **Ma merc'h zo ba Kareis ba'r skol** : Ma fille est à l'école à Carhaix *(Berrien)* ; **Frejus é kass (a)nê d'ar skol** : C'est coûteux de les envoyer à l'école *(Poullaouen)* ; **Oa ket moien da gass (a)ha(n)on d'ar skoul, oa ket arc'hant da gass an dud d'ar skoul !** : On ne pouvait pas m'amener à l'école, il n'y avait pas d'argent pour amener les gens à l'école ! *(Brennilis)* ; **Ha ba'r skol oa divennet din kaoseal brezhoneg med pe-naos mije gwraet mod-all ?!** : Et à l'école on m'interdisait de parler breton mais comment j'aurais fait autrement ?! *(Lokmarïa)* ; **Me houllan ket mond d'ar skoul kin !** : Je ne veux plus aller à l'école *(Sant-Hern)* ; **Ha deuh ar mintin, un neubeud (a-)raog mond d'ar skol : soubenn-gafe** : Et le matin, un peu avant d'aller à l'école : de la soupe au café *(Lokmarïa)* ; **Ba'r skol 'h oun bet barzh Kalaner beked an oad a naw la** : J'ai été à l'école à Calanhel jusqu'à l'âge de neufs ans *(Kalaner)* ; **Goude meus echu ma skoul ene da bemzeg la** : Ensuite j'y ai fini ma scolarité à quinze ans *(Kalaner)* ; **Hezh oa divêtoc'h ga e skol ha oa tri bla warn-ugent a-walc'h oa (a-)benn oa komañs da labourad** : Il était (resté) plus tard à l'école et il avait bien vingt-trois ans quand il commença à travailler *(Skrigneg)* ; **Bet on o pourmen assames ga bugal(e) ar skol** : Je suis allée me promener avec les enfants de l'école *(Skrigneg)* ; **Neus ket bet disket (ne)med ba'h ar skol** : Il n'a appris qu'à l'école *(Skrigneg)* ; **Sete oamp tri bet ba'r skol barzh Brest tôer ba'r sekteur** : Nous étions donc trois couvreurs dans le secteur ayant été à l'école à Brest *(Skrigneg)* ; **Tri mis oan bet ba'r skol laïk, skol ar Republik** : Je fus trois mois à l'école laïque, l'école de la République *(Skrigneg)* ; **Skol an nec'h vije gwraet deuh ar skol laïk** : On appelait l'école d'en haut l'école laïque *(Skrigneg)* ; **Pé vïemp deut deuh ar skol vïe ar soubenn-gafe vïe ba ar ludi !** : Lorsque nous venions de l'école la soupe de café se trouvait dans la cendre *(Lokmarïa)* ; **Pa oamp 'hond d'ar skol vije red dimp mond dre ar harzh delc'h-mad ! Ma Doue !** : Lorsque nous allions à l'école, il nous fallait constamment aller par le talus ! Mon Dieu ! *(Sant-Nigouden)* ; **C'hwec'h la on bet ba'r skoul, c'hwec'h la ha ma bet ar sertifikad, ma ket bet redoublet gwech e-bed !** : Je suis allé à l'école pendant six ans, six ans et j'ai obtenu le certificat, je n'avais jamais redoublé *(Brennilis)* ; **Me oain ket aet d'ar skoul (aha)naon ken oain naw vla ha ouïen ket pos galleg (e-)be(d) c'hoa(zh) 'benn oain aet d'ar skoul !** : Je ne suis pas allé à l'école jusqu'à mes neufs ans et je ne savais pas encore un mot de français quand je suis allé à l'école ! *(Laz)*

- **Eur-skoul** : Heure d'école ; **Ar skoul vïe ket 'e, me voa seizh vla b(e)nnaket pé voan aet d'ar skoul ha vïe kimed un neub(eud) euriou-skoul** : Il n'y avait pas non-plus d'école, j'avais sept ans et quelques lorsque je suis allé à l'école et il n'y avait que quelques heures d'école *(Plonee)*
- **Kamarad-sko(u)l** : Camarade d'école ; **N'eus ket pell-zo oan digouêt ga ur gamarades-skoul ha' oa é kontañ din** : J'ai rencontré il y a peu une camarade d'école qui me racontait *(Kergloff)*
- **Krog-sko(u)l** : Rentrée des classes ; **D'ar c'hrog-skol ba mis-here** : À la rentrée des classes au mois d'octobre *(An Uhelgoat)*

- **Pêo e skoul d'e vugel** : Payer l'école de son enfant ; **Pêo o skoul d'ar vugal(e)** : Payer l'école des enfants *(Sant-Wazheg)*
- **Skol-ar-seurésed** : L'école des sœurs ; **Skoul-ar-seurésed ya, pañsïon oan** : L'école des sœurs oui, j'étais en pension *(Ponvel)* ; **Oy ! Me meus choñj pé oamp ba'r skoul-ar-seurésed, ar re-he oa mechant 'Tin heñ ?** : Oh ! Je me souviens lorsque nous étions à l'école des sœurs, elles étaient méchantes, hein 'Tine ? *(Plonee)*
- **Skol-ar-vartoloded** : École de la marine ; **Skol-ar-vartoloded ba Brest** : L'école de la marine à Brest *(An Uhelgoat)*
- **Skol-lojañ** : Internat ; **Me oa kass(e)t d'ar skoul-lojañ, pugur ma ur breur 'e ha gaoseen ket, koulz lared, tamm galleg (e-)bed !** : Je fus envoyé en internat, puisque j'avais aussi un frère et je ne parlais, pour ainsi dire, pas un mot de français ! *(Lannedern)*

**SKOLACH / SKOULACH** ['sko:ləʒ-ʃ] ['sku:ləʃ] : [***skolaj*** 1878] n.f. (pl. **-ou** [sko'laʃu] **skolajou** [sko'lɑ:ʒu]) ; Collège / École / Lycée (cf. **KOLLEJ** ; **SKOL**)

**Ur skolach vad oa** : C'était une bonne école *(Berrien)* ; **Eh beñ me zo bet ba'r skolaj-he ur bla** : Eh ben je suis allée dans ce collège-là un an *(Sant-Wazheg)* ; **Ba'r skolachou n'eus ket kalz a dud kin 'è** : Dans les écoles il n'y a plus beaucoup de monde non-plus *(Skrigneg)* ; **Kichenn bremañ vé kasset ar re-yowank memes-tra d'ar skolajou ha'n traou !** : Alors que maintenant on envoie quand-même les jeunes dans les collèges & co ! *(Kallag)* ; **Gwich-all ar skolachou a gasse ar vugale da zespun an dorifored** : Autrefois les écoles envoyaient les enfants ramasser les doryphores *(Skrigneg)*

**SKOLACHAÑ / SKOULACHAÑ** [sko'laʃə] [sku'laʃə] : [***skolajiñ*** 1992] vb. ; Scolariser

**An dra-he zo kaoud miser 'vid essêo sevel bugwal(e) ha skoulachañ 'nê !** : C'est de la misère pour essayer d'élever des enfants et les scolariser *(Plonee)*

**SKOLÊR / SKOULÊR** [sko'lɛ:r] [sku'lɛ:r] : [***scolaër*** 1633] n.m. (pl. **-ien** [sk(o/u)'lɛrjən]) ; Instituteur ; **SKOLÊRES / SKOULÊRES** [sko'lɛ:rəz-s] [sku'lɛ:rəz-s] : n.f. (pl. **-ed** [sk(o/u)lɛre:zəd-t]) ; Institutrice

**Ha hezh oa bet skolêr goude m'é bet e vreved** : Il devint instituteur après avoir obtenu son brevet *(Plouïe)* ; **Te é skolêr ar Gilli ?** : C'est toi l'instituteur du Guily ? *(Poullaouen)* ; **Deuh ar skolêr vije ket respontet mod vé gwraet brem(añ) 'e** : On ne répondait pas non-plus à l'instituteur comme on fait de nos jours *(Skrigneg)* ; **Ha ba'r skol, ar skolêrien hag ar skolêrésed, (in)d oaint ket (a-)du ganemp tamm (e-)be(d) ! Ar re-he oa toud (e)vi(d) re ar bourk !** : Et à l'école, les instituteurs et les institutrices ne nous étaient pas du tout favorables ! Ils étaient tous pour ceux du bourg ! *(Skrigneg)* ; **An heñi ne oa ket kapat da heuilh ba'r skol, da zond mad, vij(e) ket kasset ga'r skolêr d'an egzamin** : Celui qui n'était pas capable de suivre à l'école, de bien réussir, l'instituteur ne l'envoyait pas à l'examen *(Lokarn)* ; **Ha c'hoazh ar skolêr oa chomet estonet** : Et de plus l'instituteur resta pantois *(Kallag)* ; **Ur skoulêr ur wech, toud i glass oa ket voien 'h ampech anê da gaoseal brezhoneg** : Une fois un instituteur, il n'arrivait pas à empêcher toute sa classe de parler breton *(Kergloff)* ; **Houzh oa 'è, houzoh walc'h, ar skolêres hag ema e retred, sete meus proposet d'i vamm mond (a)ssames gati da wel 'n-(hi)ni vihen** : Elle était aussi, vous saviez bien, l'institutrice et elle est en retraite, j'ai donc proposé à sa mère d'aller avec elle voir la petite *(Skrigneg)*

**SKORJ** [skɔ:rʒ] : [***skorj*** 1919] n.m. ; Liège, grosse plante aquatique (cf. **KORZ**)

**SKORN** [skɔrn] : [***scorn*** 1499] n.m. ; Glace / Gel (froid)

**Krog a ra ar skorn ba'ha'on** : Je commence à geler *(Plouïe)* ; **Pé vïe sklêr ar loar deuh an nos oa sin skorn (e)vid an de war-lerc'h vintin** : Lorsque la lune était claire la nuit c'était signe de gel pour le lendemain matin *(An Uhelgoat)* ; **Erc'h vé, med kler ha skorn vé ket kin (e)vel gwech-all** : Il y a de la neige, mais il n'y a plus de couche de glace et du gel comme autrefois *(Poullaouen)* ; **Heñ vo marw ga'r skorn warc'hoazh-vintin** : Il sera mort gelé demain matin *(Lopereg)* ; **Dé domm(añ) ho pisïed-treid pé vis(e) skorn war an douar !** : Pour vous chauffer les orteils lorsqu'il y avait de la glace sur le sol ! *(Kleden)* ; **An dra-he zepanta deus an amzer zo da zond, ma vé ket skorn é engal, zo moien d'o(be)r sañset** : Ça dépend du temps à venir, s'il n'y a pas de gel c'est égal, on est censé pouvoir faire *(Skrigneg)*

- **Skorn-du** : Gelée noire ; **Ha ba mis-c'hwewr oa ha deut ar skorn-du ! Skorned toud ar patates !!** : Et au mois de février vint la gelée noire ! Toutes les patates gelées ! *(Plouïe)*

**SKORNAÑ** ['skɔrnə] : [***scornaff*** 1499] vb. ; Geler

**An dra-he n'é ket mad evite, pudur neuhe a skorn anê** : Ce n'est pas bon pour eux, puisque alors ça les gèle *(Skrigneg)*

- **Mis c'hwevrer zo gouest da lakad un tu deus ar pod-fer da virviñ hag an tu-all da skorniñ** : Février est capable de bouillir la marmite d'un côté et de geler l'autre *(Plouïe)*

**SKORNED** ['skɔrn(əd-t)] : [***scorned*** 1732] ad. ; Gelé (-e) / Glacé (-e)

**An dra-he oa ba mis-fer ha oa skorned, ale !** : C'était au mois de février et il était gelé, allez ! *(Speied)* ; **Kaoc'h ! Mechañs (e)maoc'h ket ken skorn' !** : Merde ! J'espère que tu n'es pas si gelé ! *(Plonee)* ; **Ya ! Oa skorn'd an heñi bihen ? Matresse walc'h ho !** : Oui ! Le petit fut gelé ? Oh peut-être bien ! *(Lokarn)* ; **Oh vouhhh ! Yin é, med yin é ! Med red é din tommañ ma doworn, kar skorned eint !** : Oh vouhhh ! Il fait froid, mais il fait froid ! Il faut que je me réchauffe les mains, car elles sont glacées ! *(Skrigneg)* ; **Cheñch he dilhad e-se ha lak anèi en-dro ba he gwele blam dèi da (e)n-om dommañ ha oa skorned** : Et donc changer ses vêtements et la remettre dans son lit pour qu'elle se réchauffe tandis qu'elle était gelée *(Plouïe)* ; **Ha laket ar rutig hag ar bitrabes da ziskorno**

**en-dro dê-gnt, pugur vïent skorn'** : Et on mettait les rutabagas et les betteraves à dégeler autours d'elles, puisqu'elles étaient gelées *(Lokarn)* ; **An dra-he vije gwich-all pa vije skorned, da zoworn teue da skalfiñ, me(d) daon ! Mo(d)-se teue liswad maes ar skalfou 'è** : C'était autrefois lorsque c'était gelé, tes mains commençaient à se gercer, mais dam ! C'est ainsi également que des sérosités s'échappaient des gerçures *(Skrigneg)*

- **Skorned mil-skorned** : Complètement frigorifié (-e) ; **P(é) oa deut na ka(v)et (a)nèi war an douar ha oa skorned mil-skorned** : Lorsqu'elle vint elle la trouva sur le sol, complètement frigorifiée *(Plouïe)*

**SKORNENN** ['skɔrnən] : [***skournenn*** 1878] n.f. (pl. **-ou** [skr'nɛnu]) : Plaque de glace / Glaçon

**Ar skornenn dindan i dreid** : La plaque de glace sous ses pieds *(Poullaouen)*

**SKOUARN** ['skuwərn] [sku:rn] : [vx. br. ***scobarn*** ; ***scouarn*** 1499] n.f. (pl. **-(i)ou** [sku'arn(j)u]) ; Oreille / Ouïe & pl. Versoir de charrue / Se dit aussi au fig. de tout objet rassemblant à une oreille (ex. anses de la marmite) / **DIWSKOUARN** [di(w)'skuwərn] [dis'ku:rn] (pl. **-ou** [disku'arnu]) : Les deux oreilles / & Versoir (*An Uhelgoat)*

**E ziwskouarn pleget** : Les oreilles repliées *(Poullaouen)* ; **Med an dra-he zepand deus ar mod a lake seier war ar brabañ hag ar skouarnou** : Mais ça dépend de la manière dont on mettait les socs du brabant, et les versoirs *(Plouïe)* ; **Skouarniou an ar vers an douar war toud an dra-s(e) ha jom douar ru war o lerc'h, prest da had(añ)** : Les versoirs de la charrue versent la terre sur tout ça et il reste de la terre rouge derrière, prête à être ensemencée *(Kleden)* ; **Kalz diskouarnou zo amañ** : Il y a beaucoup d'oreilles (gens qui peuvent entendre) ici *(Lannedern)* ; **An ar (a)n-(hi)ni oa diwskou(a)rn** : La charrue est celle qui avait le versoir *(Berrien)* ; **Me rey ho tiwskouarnou doc'h en-dro neuhe** : Je vous redonnerai alors vos deux oreilles *(Plonee)* ; **Kousket mad, ken e tày man ba ho tiskouarn** : Dormez bien, jusqu'à ce que de la mousse vous pousse dans les oreilles *(Groñvel)* ; **Diwar-boues ma skou(a)rn oan digasset en-dro lec'h oa ma daonassïon** : J'étais ramené par l'oreille là où était ma damnation *(An Uhelgoat)* ; **Heñ vije laket 'dreñw o diwskou(a)rn ahe hag ur lèrenn da stagañ neuhe ahe gis-se da zelc'h 'naoñ ferm !** : On leur mettait derrières les oreilles et alors une courroie là comme ça pour le tenir fermement ! *(Skrigneg)*

- **Poan-skouarn** : Mal d'oreille ; **Ha vije friket ar blantenn da lakad takennou neuhe barzh da skou(a)rn, pa hije poan-skou(a)rn, vije gwasket war'nèi hag a gouee barzh da skou(a)rn ha' hije neubeutoc'h a boan 'è** : Et on écrasait la plante pour alors mettre des gouttes dans ton oreille, lorsque tu avais un mal d'oreille, on la pressait, ça tombait dans ton oreille et tu avais moins mal *(Skrigneg)*
- **Traou ma diwskouarn** : Appareils auditifs ; **Ur wich an amzer 'h añw 'vid traou ma diwskou(a)rn** : Une fois le temps je vais pour mes appareils auditifs *(Skrigneg)*

**SKOUARNAD** ['skwarnəd-t] : [***skouarnad*** 1876] n.f. (pl. **-ou** [skwar'nɑ:du]) ; Baffe / Claque / Soufflet

**Ped skouarnad vo kouchet dit ?** : On va te fiche combien de baffes ? *(Poullaouen)*

**SKOULFAD / SKOULAD / SKLOUFAD / SKLUFAD / STRUFAD** ['skulfəd-t] ['sku:ləd-t] ['sklufəd-t] ['sklyfəd-t] ['stryfəd-t] : [***skloufad*** 1904] n.m. (pl. **skoulfajou** [skul'(f)ɑ:ʒu] **skl(o)ufajou** [sklu'fɑ:ʒu] [skly'fɑ:ʒu] **strufajou** [stry'fɑ:ʒu]) ; Giboulée / Ondée / Épisode de mauvais temps / Invasion (de)

**(A-)benn vo trem(e)net ar skoulfad-mañ, (a-)benn-neu'n vo aet un' ga'r goañ(w)** : Avant que l'épisode de mauvais temps ne soit passée, pour-lors il n'aura pas passé l'hiver *(Kergrist)* ; **Ur skoulad alc'hwejenn** : Une invasion de ravenelle *(Poullaouen)*

- **Skoulfad ar goukoug** : Dernier soubresaut de l'hiver ; **Hem(añ) é skoulfad ar goukou !** : Ce sont les derniers soubresauts de l'hiver ! *(Lokarn)* ; « **Skoulfad ar goukoug ? » Ya, pé vije digoueet amzer vall, pé teue ar goukoug** : « Skoulfad ar goukoug ? » Oui, quand le mauvais temps était arrivé, quand arrivait le coucou *(Plouïe)*
- **Sklufad-dour** : Ondée de pluie ; **Ba parres ar Fouilhe zo bet ur sklufad-dour fenoñs** : À la Feuillée il y a eu une ondée de pluie aujourd'hui *(Plouïe)*

**SKOULM / SKLOUM** [skulm] [sklum] : [***scoulm*** 1732 ; ***clom*** 1732] n.m. (pl. **-ou** ['skulmu] ['sklumu]) ; Nœud

**Un tamm torch gwenn gwraet dow skloum war i hourr(e)** : Un petit torchon blanc deux nœuds faits sur le dessus *(Skrigneg)* ; **Ha lake ar fissellenn a-raog ha gwraet ur skloum 'zigantoñ da basseal i zorn-all barzh kuit dèoñ da zifrekañ barzh da zond maes en-dro** : Et il mit une d'abord une ficelle et un nœud pour y passer son autre main afin d'éviter de se débattre à l'intérieur pour ressortir *(Kolloreg)* ; **Torsadet vijent ha trôet, vije gwraet ur skloum gante** : Ils étaient torsadés et tournés, on faisait un nœud avec eux *(Skrigneg)* ; **Ha 'h a da lak anaoñ ba'r sac'h ha gwraet ur skloum warnoñ** : Et il le mit dans le sac et fit un nœud *(Skrigneg)*

- **Skloum-lagadenn** : Nœud coulant ; **Pé vise stardet mat ar c'harrad foenn vise gwraet ur skloum-lagadenn war beg ar vranell** : Quand la charretée de foin était bien serrée, on faisait un nœud coulant sur le bout du taquet *(Plouïe)*

**SKOULMAÑ / SKLOUMAÑ / SKLOUMOU** ['skulmə] ['sklumə] ['sklumu] : [***scoulma*** 1732] vb. ; Nouer

**Ha skloumet un tamm bihen ba'r c'hostïou (e)vid ampech daoñ da sevel 'e ga'n a(v)el, (e)vid ampech an dour d'ond barzh** : Et on le nouait un petit peu sur les côtés pour l'empêcher de se lever à cause du vent, pour empêcher l'eau de pénétrer *(Berrien)* ; **(E)vid c'hoari mouch-all a vé laket ur mouchouer en-dro d'ar penn ha' vé skloumet ba-dreñw** : Pour jouer à Colin-maillard on met un mouchoir autour de la tête que l'on noue à l'arrière *(Plouïe)* ; **Ha goude vije skloumet** : Ensuite on le nouait *(Berrien)* ; **Tou'n dud houlle mond da zoug ar greun pé oa ket gol sterd ! Ar pezh oa sterd zo troc'h ar fichell ha skloumou ha tap anê da lak war ar bateus hag a oa ar stertañ !** : Tout le monde voulait aller porter le grain vu que ce n'était pas trop difficile ! Ce qui était difficile c'est de couper la tige et nouer et les prendre pour les mettre sur la batteuse, c'était le plus difficile ! *(Kergloff)*

**SKOURJE** ['skurʒe] : [***scourgez*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [skur'ʒeu]) ; Martinet *(Pleiben)*

**SKOURAÑ** ['sku(:)r(ə)] : [***scoûra*** 1716] vb. ; Verser (charrette) / Lever les brancards d'une charrette / & Filer une trempe (coup)

**Me zo 'hond da skourañ 'han(ou)t** : Je vais te filer une trempe *(Skrigneg)* ; **Skourañ 'nê, sell hijal 'nê** : Leur foutre des trempes, les secouer *(Skrigneg)* ; **'Vid skour ar c'harr ha ar gwe oagn ket re dewod 'è** : Pour verser le chariot et les arbres n'étaient pas trop massifs non-plus *(Speied)* ; **Damait ma ves ket sïoul, me 'h a da skourañ 'han(ou)t !** : Tout à l'heure si tu ne restes pas calme, je vais te foutre une trempe ! *(Skrigneg)* ; **Ar souvandrïer(e)nn vé lak(et) d'ar jô (e)vid ampech ar c'harr d(a) skour pé vé re béc'h-dreñw !** : On met la sous-ventrière à la monture pour empêcher la charrette de verser lorsqu'il y a trop de charge arrière ! *(Speied)*

- **Skourañ *ub.*** : Tenir *qqn.* par les pieds ; **Med skour ar vugwale, n'é ket cheñch tu dê ?** : Mais « skourañ » les enfants, ce n'est pas leur mettre la tête en bas ? *(Plouïe)*

**SKOUT** [skut] : n.m. (pl. **-ou** ['skutu]) ; Scout

**Zo bet skoutou pe un dra mennag 'h o(be)r tan barzh ene hag oa-hi brevet** : Il y avait eu des scouts ou autres à faire du feu à l'intérieur et elle se brisa *(Landelo)*

**SKRAP** [skrab-p] : [***scrap*** 1519] ad. ; Agrippé (-e) / En suspend (cf. **KRAP**)

- **Houzh zo chomet skrap deus ar skeul** : Elle est tombée enceinte et restée seule (mot-à-mot : Elle est restée agrippée à l'échelle) *(Plouïe)*

**SKRAPAD** ['skrapəd-t] : [***skrapad*** 1914] vb. ; Gratter (le sol, comme les poules)

- **Ar bed zo e krap, an neb a dap a dap / An neb na dap ket a skrap** : Le monde est en suspend, quiconque attrape attrape / Quiconque n'attrape pas gratte (c-à-d. C'est marche ou crève) *(Plouïe)*
- **Strinkañ ub da skrapad** : Envoyer *qqn.* valdinguer ; **Strinket o zri da skrapad** : Je les ai envoyés valdinguer (eux trois) *(Ar Fouillez)*

**SKRID** [skri:d-t] : [***scruyt*** 1519] n.m. (pl. **-ou** ['skri:du]) ; Écrit / Texte

**Eskuset (a)ha(n)on mar zo mankadennou ba ma skridou** : Excusez-moi s'il y a des erreurs dans mes textes *(An Uhelgoat)*

**SKRIGNAÑ** ['skri.ɲə] : [***scrigna*** 1659] vb. ; Grincer (des dents)
**Skrign' a ra i zent** : Il grince des dents *(Skrigneg)*

**SKRIJADENN** [skri'ʒɑ:dən] : [***skrijadenn*** 1821] n.f. (pl. **-ou** [skriʒa'dɛnu]) ; Cri strident

**Oa bet ur luc'hadenn hag ur skrijadenn spontus !** : Il y eu un éclair et un cri strident effroyable ! *(An Uhelgoat)* ; **Ma'g é spontet neus gwraet ur skrijadenn** : S'il a été effrayé il a poussé un cri *(Skrigneg)* ; **Un hopadenn, ur skrijadenn, les(ket) nôa un argadenn** : Un cri, un cri strident, il avait laissé échapper un cri épouvantable *(Laz)*

**SKRIJADENNIÑ / SKRIJEDENNIÑ** [skriʒa'dɛnə] [skriʒe'dɛnə] : vb. ; Hurler
**(A-)benn-neuhe skrijedenne ar re-all** : Pour alors les trois autres hurlaient *(Landelo)*

**SKRIJADUR** [skri'ʒɑ:dyr] : [***scrigeadur*** 1732] n.m. (pl. **-iou** [skriʒa'dyrju]) ; Frémissement
**Plijadur ha skrijadur** : Plaisir et frémissement *(Poullaouen)*

**SKRIJAL** ['skri:ʒəl] : [***scrigea*** 1659 ; ***scrigeal*** 1732] vb. ; Crier (cochon) / (faire) Frémir / Beugler (pour un homme) / Hululer / Jouir (pour une femme)

**Hanter-vew é skrijal ha kannad** : Ils beuglaient et se battaient à moitié ivres *(Ar Fouillez)* ; **Klêt na lapouss-an-Ankou skrijal an nos a-raog** : Elle avait entendu l'effraie hululer la veille au soir (présage de mort) *(Poullaouen)* ; **Skrijal ra (a-)wechou ?** : Jouit-elle parfois ? *(Poullaouen)* ; **Ar re-he skrij deuh an noñs** : Ils hululent la nuit *(Lannedern)* ; **Skrijal a ra ar pe-moc'h, me(d) wichou hezh a ziroc'h 'è !** : Le cochon crie, mais il grogne aussi parfois ! *(Skrigneg)* ; **Sete oa aet hag a oa deut (e)n-ur skrijal, paotr-kaezh, war hi c'his !** : Elle alla donc et elle revint en criant, mon pauvre, sur ses pas ! *(Skrigneg)* ; **Ur pi-moc'h, pé vise lahe(t), ma skrijè-heñw, houlle ket-heñw bi lahet, vise implijet toud ar pezh oa barzh heñ !** : Un cochon, lorsqu'il était tué, s'il criait, il ne voulait pas être tué, on utilisait tout ce qu'il y avait à l'intérieur hein ! (pas de gaspillage) *(Kareis)* ; **Houzh oa tik ! Deus an noñs, me vise 'kousked ba'r gambr us dèi, skrijè-hi ! Ya, skrijè-hi b(l)am e umor vise vall !** : Elle était vicieuse (la jument) ! La nuit, je dormais à l'étage au-dessus d'elle, elle criait ! Oui, elle criait parce qu'elle était de mauvaise humeur ! *(Kareis)*

**SKRIJÉRES-NOS** [skri'ʒerəz-s'no:z-s] : n.f. ; Chouette effraie (cf. **FRIS-AER** ; **LAPOUSS-AN-ANKOU**)
**Peus ke kle(v)et ar skrijéres-nos ?** : Tu n'as pas entendu la chouette effraie ? *(Pleiben)*

**SKRIJERIG** [skri'ʒe:(r)ig-k] : n.m. ; Chouette effraie

**Ar skrije(r)ig, 'n dra-h(e) meus klêt kaos, 'n dra-h(e) oa ur sin, ar gowenn d'an nos 'benn gleec'h hou(zh) 'h o(be)r « kriiii ! » : Mond rey 'n nén gantoñ (a)darr(e) !** : L'effraie, j'en ai entendu parler, c'était un signe, la chouette la nuit, lorsque tu l'entendais faire « kriiii ! » : Elle emportera quelqu'un à nouveau ! *(Laz)*

**SKRIMPELLED / STRIMPELLIÑ** [skrim'pɛlɛd-t] [strim'pɛli] : [***skrimpellat*** 1907] vb. ; Ricaner / Ricasser

**Oh ! Houzh so dalc'h-mad 'skrimpelled !** : Oh ! Elle est toujours en train de ricaner ! *(Skrigneg)* ; **Ah ! Lar(ed) a rey an dud : Te n'out ket mad a-walc'h ! Dihan da strimpelliñ ! Daoust ha-hañw vé c'hoarzhet mo(d)-se ?!** : Ah ! Les gens diront : Toi tu n'es pas bien ! Arrête de ricaner ! Est-ce qu'on rit comme ça ?! *(Skrigneg)*

**SKRIMPELLÉRES / STRIMPELLÉRES** [s(k/t)rimpɛ'le:r(ə)z-s] : n.f. (pl. **-ed** [s(k/t)impɛle're:zəd-t]) ; Ricaneuse

**Oh ! Me(d) hou(zh) oa ur strimpellér(e)s 'è** : Oh ! Mais c'était aussi une ricaneuse *(Skrigneg)*

**SKRITUR** ['skrityr] : [***scriptur*** 1499] n.f. (pl. **-iou** [skri'tyrju]) ; Écriture / Orthographe

**Skritur e ano** : L'orthographe de son nom *(Plouïe)*

**SKRIVAÑ / SKRIVIÑ** ['skri:v(ə)] ['skri:vi] : [***scruyuaff*** 1499] vb. ; Écrire

**E pe-sort mod vé skriv', n'ounn ket 'è** : Je ne sais pas non-plus de quelle façon c'est écrit *(Laz)* ; **A-benn ar wech kentañ 'teuï amañ skrivefomp ur lizher dèi** : La prochaine fois que tu viendras ici nous lui écrirons une lettre *(Plouïe)* ; **Cherr skrivañ** : Tout en écrivant *(Berrien)* ; **Te, ma galles hadlenn toud ar pezh a skrives ahe his-se…** : Toi, si tu peux relire tout ce que tu écris là comme ça… *(Skrigneg)* ; **Eürusamant neus skrivet un neubeud pochou dèi war an daol ene** : Heureusement qu'il a écrit quelques mots sur la table là *(Kolloreg)* ; **Papred zo tud ha' labour ha' skriv ha-toud ga o zorn klei, hègn zo pawglei !** : Il y a toujours des gens qui travaillent et écrivent et tout de la main gauche, ils sont gauchers ! *(Plouïe)* ; **Ar gavot vij(e) ket skrivet kement-se** : On n'écrivait pas tant que ça la gavotte *(Skrigneg)* ; **Marw heñw, med hezh vïe skriviñ traou brezhoneg** : Il est mort, mais il écrivait en breton *(Sant-Wazheg)* ; **Tapet ma ar c'hreion da skrivañ** : J'avais pris le crayon pour écrire *(An Uhelgoat)* ; **Brezhoneg skrivoh 'è ?** : Vous écrivez aussi en breton ? *(Kleden)*

**SKRIVAÑGNOU** [skri'vɑ̃:ɲu] : n.pl. ; péj. Des écrits

**Me(d) hezh oa kemed skrivañgnou war'naoñ, in brezhoneg me(d) boñ…** : Mais il ne contenait que des écrits, en breton mais bon… *(Skrigneg)*

**SKRIVELL** ['skri:vəl] : [***scruyuell*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [skri'vɛlu]) ; Étrille (chevaux)

**Sete vise tap ar skrivell gantoñ hag ar brouss ha vïe gwraet an dra-he (a-)gil-dorn neuhe** : Il prenait donc l'étrille et la brosse et il le faisait alors ça à rebrousse poil *(Sant-Wazheg)* ; **Ha neuhe an dibr-owr hag ar brouss hag ar skrivell ha neuhe ar brid hag ar vaionetes, toud voa preparet** : Et alors la selle en or, la brosse, l'étrille et donc la bride et la baïonnette, tout était préparé *(Plonee)* ; **(A-)benn-neuhe c'hwi jeto ar skrivell dê** : C'est alors que tu leur jetteras l'étrille *(Plonee)*

**SKUB** [sky:b-p] : [***scub*** 1716] n.m. ; Balai

**Un taol-skub d'ar forn ga'r liboudenn** : Un coup de balai au four avec la chiffe *(Poullaouen)* ; **Peilh ar pato ha prepar(añ) un dra m(e)nneket da zib(iñ) da greis-te ha roiñ un taol-skub ba 'n ti !** : Éplucher les patates et préparer quelque chose à manger à midi et donner un coup de balai dans la maison ! *(Karnod)*

**SKUBAÑ** ['sky:b(ə)] : [***scubaff*** 1499] vb. ; Balayer / Chasser (de chez soi) / (fig.) Rouler du cul

**Pass skub' an ti maes** : Ne pas balayer la maison dehors *(Skrigneg)* ; **An dra-he zo da skub' an ti** : C'est pour balayer la maison *(Lannedern)* ; **An ti zo bet skubet** : La maison a été balayé *(Lannedern)* ; **Skub' a ra** : Elle roule du cul *(Plouïe)* ; **Skub' an ti vïe laret demp !** : On nous disait de balayer la maison ! *(Karnod)* ; **Hezh so ur goges ! Hezh skub an ti !** : C'est un « koges » (coq femelle) ! Il balaye la maison ! *(Skrigneg)* ; **Skub' an Ankou maes eus ho ti oa ket droad d'o(be)r** : Il n'y avait pas le droit de chasser l'Ankou hors de la maison *(Lannedern)* ; **'Benn (e)ma an Añjelus 'son(añ), arabad skub' an ti, du-mañ vije lar(et) mo(d)-se** : Quand l'Angélus sonne, il ne faut pas balayer la maison, chez nous on disait ainsi *(Ar C'hloast-Pleiben)* ; **Ha lod-all, pa welent tud 'tond, a dape ur skuberr'nn da skub' an ti !** : Et d'autres, lorsqu'ils voyaient du monde venir, attrapaient un balai pour balayer la maison ! *(Skrigneg)*

- **Skubi ket da di war ma lerc'h 'med-kin** : Je ne remettrai plus les pieds chez toi ! (m-à-m. Tu ne balaieras plus ta maison derrière moi uniquement) ; **Ha petram un' hag a'h a fachet 'e kuit a lare : Skubi ket da di war ma lerc'h (ne)med-kin !** : Et sinon quelqu'un qui partait fâché disait : Je ne remettrai plus les pieds chez toi ! *(Skrigneg)*
- **Vé ket skubet war da lerc'h alïes** : Tu ne passes pas souvent (m-à-m. Il n'est pas balayé derrière toi souvent) ; **Vé ket okasïon da skub' an ti war da lerc'h, pugur teus ket alïes !** : On n'a pas l'occasion de balayer la maison après toi, puisque tu ne viens pas souvent *(Skrigneg)*

**SKUBELLENN / SKUBERR'NN** [sky'bɛlən] [sky'bɛ:rn] : [***scubellenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [skybɛ'lɛnu]) ; Balai (cf. **BALEÑN)**

**Ha dizhtu a'h ee-kuit vije chetet ar skuberr'nn, vij(e) ket skubet goude…** : Et dès qu'il partait on jetait le balai, on ne balayait pas après… *(Skrigneg)* ; **Oan deut maes ha me na atrap ur skubellenn da roiñ koat dèi, dre ma teue d'an traoñ** : Je suis sortie et j'ai attrapé un balai pour le rouer de coups (le rat), à mesure qu'il descendait

*(Plouïe)* ; **Ha neuhen vije destumet mad toud ar pell, me lar dit ! Vije gad ur skuberr'nn ahe his-se** : Et alors on ramassait bien toute la balle, je peux te le dire ! On était avec un balai là comme ça *(Skrigneg)* ; **Ha hañw 'h o(be)r ur paotr-plous hag a lakad 'naoñ barzh beg e skuberr'nn, ur pezh paotr-plous kara ! Ga dowlagad daoñ, un tok kara !** : Et il commença à confectionner un homme de paille et le mis au bout de son balai, un énorme épouvantail n'est-ce pas ! Possédant deux yeux et un chapeau n'est-ce pas ! *(Skrigneg)* ; **An tro(a)d deusoute, ar re-s(e) vise gross-mat, a-peu-prè 'vel un tro(a)d deus skuberr'nn ahe pe ar mod-se…** : Leur tige, elles étaient très grosses, a-peu-près comme le manche de balai là comme ça *(Ponvel)*

**SKUBELLENNER** [skybɛ'lɛnər] : n.m. (pl. **-ien** [skybɛlɛ'nɛrjən]) ; Balayeur

**Hezh zo ur skubellenner** : C'est un balayeur *(Lannedern)*

**SKUDELL / SKUELL / SKULL** ['sky:dəl] ['skɥɛl [sky:l] : [***scudell*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [sky'dɛlu]) ; Écuelle

**Lod vïe laezh-ribout gate ba o sku(d)ell** : Certains avaient du lait ribot dans leur écuelle *(Lokmarïa)* ; **Ragn ket gwelc'h-ar-skudellou na mann e-bed !** : Ils ne font pas la vaisselle ni rien du tout ! *(Skrigneg)*

**SKUDELLAD** [sky'dɛləd-t] : [***scudellat*** 1659] n.f. (pl. **skudellajou** [skydɛlɑ:ʒu]) ; Écuellée

**Taped beb a skudellad soubenn** : Prendre chacun une écuellée de soupe *(An Uhelgoat)* ; **Tapet na ur skudellad ha lonket e lein** : Il avait pris une écuellée et bu son dîner *(An Uhelgoat)*

**SKUILHAÑ** ['skyʎə] ['ʃkyʎ(ə)] : [***scuyllaff*** 1499] vb. ; Épandre / Répandre (cf. **SKIGNAÑ** ; **STREIAÑ**)

**Skuilhañ teil** : Épandre du fumier *(An Uhelgoat)* ; **Skuilhañ mêrl war an douar** : Épandre de la marne sur la terre *(Berrien)* ; **Ar merc'hed vïe é skuilh ar voenn ga'r vorc'h** : Les femmes épandaient le foin à la fourche *(Berrien)* ; **Ur vorc'h da skuilhañ teil** : Une fourche pour épandre le fumier *(An Uhelgoat)* ; **Skuilh'** ['ʃkyʎ] **teil ba'r parkeier, ar saout dé hoer(iñ) ha reiñ boued d'ar saout 'è alïes** : Épandre du fumier dans les champs, les vaches à traire et aussi donner souvent à manger aux vaches *(Kergloff)* ; **N'ee ket d'ar park gwech e-bed da c'hwinnad na da skuilhiñ teil, na d'o(be)r traou-ell 'ha !** : Elle n'allait jamais au champ pour sarcler ni épandre du fumier, ni faire autre chose ma foi ! *(Poullaouen)*

**SKUIZH** ['skɥi:z-s] : [***scuyz*** 1499] ad. ; Fatigué (-e) / Las

**Skuizh 'h o(be)r sort e-bed** : Fatigué à rien faire *(Skrigneg)* ; **Hezh vé skuizh ha klañw alïes !** : Il est souvent fatigué et malade ! *(Skrigneg)* ; **Pa vije skuizh à vlejal a zihane hag a gouske !** : Lorsqu'il était fatigué de chialer, il arrêtait et il dormait ! *(Skrigneg)* ; **Set(u) hezh a valee founnus-mat hag ar vamm-gozh lar oa komañs da ve skuizh** : Il marchait donc très vite et la grand-mère dit qu'elle commençait à être fatiguée *(Plouïe)* ; **Kar skuizh oan deja !** : Car j'étais déjà fatigué ! *(Berrien)* ; **Labouret meus kalz, med n'on ket skuizh (evi)d-afer-se** : J'ai beaucoup travaillé, mais pour autant je ne suis pas fatigué *(Kergrist)* ; **Echu walc'h din ! Ken skuizh (e)veld a oan** : C'en était bien fini de moi ! J'étais tellement fatigué *(Berrien)* ; **Ha ma oc'h skuizh eh beñ peus kime lesk (a)ha(n)on war an douar** : Et si vous êtes fatigués vous n'avez qu'à me laisser sur le sol *(Landelo)* ; **Ha vïe dañset war-lerc'h ha goulskoude vïe an dud skuizh, me(d) ahe vïe dañset war-lerc'h war ar leur** : Et on dansait ensuite et pourtant les gens étaient fatigués, mais là on dansait ensuite sur le sol *(Sant-Wazheg)* ; **Hezh zo ganet skuizh** : Il est tout le temps fatigué *(Plouïe)* ; **Med gwech e-bed vïe laret demp na « skuizh oc'h » na « gwraet peus kalz » na « gwraet peus neubeud », nann nann !** : Mais jamais on nous disait ni « vous êtes fatiguées » ni « vous avez beaucoup fait » ni « vous avez peu fait », non, non ! *(Poullaouen)* ; **Bremañ n'an ket kin, kar skuizh vên ha pell é, med me zo bet alïes walc'h ba Koat-Keo 'ha !** : Maintenant je ne vais plus, car je suis fatiguée et c'est loin, mais je suis assez souvent allée à Coat-Quéau ma foi ! *(Ponvel)* ; **Oh ! An heñi bihen zo 'ouelañ ! Naon neus – Neus ket, à powes dibiñ (e)mañ ! Kentoc'h é skuizh !** : Oh ! Le petit pleure ! Il a faim ! – Non, il vient de manger ! C'est plutôt qu'il est fatigué ! *(Skrigneg)*

- **Dond da ve skuizh** : Commencer à en avoir marre ; **Het' a-wechou teue (a)n dud da ve skuizh un tamm** : Les gens commençaient à en avoir marre *(Plouïe)*
- **E(rr)o skuizh** : Fatigué (-e) ; **Med e(rr)o oan skuizh !** : Mais je m'étais fatiguée ! *(Skrigneg)* ; **Sete barzh Kerouel ahe his-se oa un otro ha' oa e(rr)i skuizh gwel pe-naos pé vije passeet Yann vije dïanket un dra mennaket dalc'h-mad** : Il y avait donc à Kerouel un monsieur qui en avait marre de voir de quelle façon il y avait toujours quelque chose d'égaré lorsque Yann passait *(Skrigneg)*
- **Mond skuizh** : Se fatiguer / En avoir marre ; **Me 'h a skuizh d'ober an dra-he** : Ça me fatigue de faire ça *(Plouïe)* ; **Houzh so ur vel'-gafe, aet oun skuizh gati !** : C'est un moulin à paroles, elle me fatigue ! *(Plouïe)* ; **Oy ! Mé vïe aet skuizh 'benn-bremañ !** : Oh ! Moi j'en aurais marre à présent ! *(Plonee)* ; **Aet é deja skuizh selled, neus gwelet tro-walc'h !** : Elle en a déjà marre de regarder, elle a vu assez ! *(Skrigneg)* ; **'Benn (ar) fin a'h ees-skuizh** : Tu te fatigues à la fin *(Plouïe)*
- **Mond skuizh war an douar** : Être fatigué d'exister ; **Ha soufrañ ree ga'r boan, aet skuizh war an douar** : Il souffrait à cause de la douleur, il était fatigué d'exister *(Kolloreg)*
- **Skuizh-dihan** : Fatigué (-e) à ne rien faire ; **Skuizh oun, skuizh-dihan** : Je suis fatigué, fatigué à ne rien faire *(Lokered)*

**SKUIZHAÑ** [skɥi:zə] : [***scuyzaff*** 1499] vb. ; (se) Fatiguer (en avoir assez)

**Oa ga he dilhad ha ho(r)tos 'naoñ, set' skuizhet 'è !** : Elle était avec son linge en train de l'attendre, donc aussi fatiguée ! *(Skrigneg)* ; **Sell 'benn ar fin ar marc'h oa skuizhet ene ha aet d'ar yêr ga i gourrie ! Oa ket pell, pugur oa fass d'ar vèred à chom !** : Donc au final le cheval était là fatigué et il partit à la maison avec son courrier ! Il n'était pas loin, puisqu'il habitait en face du cimetière ! *(Skrigneg)*

**SKUIZHUS** ['skɥiːzʸs] : [***squyzus*** 1732] ad. ; Fatigant (-e)
**An dra-he zo skuizhus !** : Ça c'est fatigant ! *(Skrigneg)*

**SKWER** [skweːr] : [***scuezr*** 1499] n.f. (pl. **-iou** ['skwerju]) ; Exemple

**SOAW** [swaw] : [vx. br. ***soiu*** ; ***soaff*** 1499] coll. ; Suif
**Soaw toud, lar ar vran...** : Tout de suif, dit la corneille *(Kleden)* ; **Gou(de)-se ga pet(r)a vïe gwraet sañwon ? Beñ gast ! Ga soaw !** : Ensuite avec quoi faisait-on du savon ? Ben putain ! Avec du suif ! *(Plonee)*

**SOC'H / SOUC'H** [(z/s)ox-h] [zux-h] : [***souch*** 1499] n.m. (pl. **seier** ['sɛjər]) ; Soc
**Beg ar soc'h** : Le bout du soc *(Plouïe)* ; **Ur tamm soc'h dé se(v)el douar deus ar patates** : Un petit soc (butoir) pour buter les patates *(Kleden)* ; **Ah gast ! Neb ar soc'h a droieh ket douar (aha)noh 'è !** : Ah putain ! Vous ne travailliez pas la terre sans socle non-plus ! *(Speied)* ; **Med an dra-he zepand deus ar mod a lake seier war ar brabañ hag ar skouarnou** : Mais ça dépend de la manière dont on mettait les socs du brabant, et les versoirs *(Plouïe)* ; **Ar soc'h oa ba'n douar ha ar goutell war-lerc'h go(ude)-se** : Le socle était dans la terre et le coutre ensuite *(Speied)* ; **Hemañ é ar go(n)tell, hemañ é ar soc'h, hemañ é ar breiou hag amañ vise laket ur sparl** : Lui c'est le coutre, lui le soc, ça c'est les brancards et ici on mettait un palonnier *(Berrien)* ; **Neb ar soc'h a droiès ket douar** : Sans le soc tu ne tournais pas la terre *(Speied)* ; **War-lerc'h ar bresel oa deuet dechomeusou, ar re-he na tri pe be(va)r souc'h, tammou traou vihen ahe da zechomiñ** : Les déchaumeuses sont apparues après la guerre, elles avaient trois ou quatre socs, des tout petits trucs là pour déchaumer *(Ponvel)* ; **Setou war an ar peus ar soc'h da drañch an douar, ar goutilli zo (a-)raog hag ar rasetennou da zespugn mo(d)-s(e) teil** : Tu as donc sur la charrue le soc pour houer la terre, les coutres sont devant et les rasettes pour ramasser comme ça du fumier *(Kleden)* ; **An ar mod-kozh na keme(d) ur soc'h** : L'ancienne charrue n'avait qu'un soc *(Kleden)*

**SOD** [(z/s)oːd-t] : [***sot*** 1499] ad. ; (– **ga**) Fou, folle (– de) / Sot(te) / Idiot (-e)
✗ *m. comp.* : ***brizh-sod***
**Oh ya ! Te zo sod ! Houzh so marw pell-zo ma'hat !** : Oh oui ! Tu es folle ! Elle est probablement morte depuis longtemps ! *(Skrigneg)* ; **Oain ket gouest da lak anèi d'hond maes, oy sod oan !** : Je n'arrivais pas à la faire aller dehors, j'étais folle *(Plouïe)* ; **An hini a'h a da foar Baod hep keverdiiñ zo sod !** : Celui qui va à la foire de Baud sans faire son marché est con ! *(Kergrist)* ; **Med me zo sod chilow ar re-he !** : Mais je suis folle de les écouter ! *(Sant-Wazheg)* ; **Sod ar re-he (a)nê** : Ils sont fous *(Landelo)* ; **N'é ket diwar-li (e)ma hezh benn be ken sod !** : Ce n'est pas qu'un peu poivrot qu'il est avant d'être si con ! *(Poullaouen)* ; **Daon ! Me zo sotoc'h 'vi(d) ar re an du-vaes !** : Dam ! Moi je suis plus folle que ceux de l'extérieur ! *(Skrigneg)* ; **Oa-ñw bihannac'h ha hemañ oa bet sod walc'h da lak e balto, dev(et) ar palto !** : Il était plus petit et il avait été assez fou pour mettre son paletot, brûlé le paletot ! *(Plonee)* ; **Oh ma'hat ! Vïen sod barzh walc'h ! Ma ! Me bet chom(et) ba Paris vïen bet kass(e)t d'ar c'habanou !** : Oh probablement que j'y aurais été folle ! Eh bien ! Moi restée à Paris, j'aurais été envoyée à l'asile ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ah bet omp ba'h ar sinema ahe c'hoazh, med a sort-m(añ) ma ket bet gwelet neuhe c'hoazh ! An dra-he zo 'vid tud sod !** : Ah nous sommes allés au cinéma là encore, mais de ce genre-ci je n'avais pas encore vu ! C'est pour les fous ! *(Skrigneg)* ; **Med te zo sod ! Pugur n'é ket an dra-he eo !** : Mais tu es fou ! Puisque ce n'est pas ça ! *(Ar Fouilhez)* ; **Ar re-mañ ga(v)e dê la oa echou ar bresel pé oa bet an debarkamant, med neu'n oagn sod, ya ! Ha oagn 'kroug(añ) ha oagn 'kroug(añ) !** : Ils croyaient que la guerre était terminée lorsque le débarquement eut lieu, mais alors ils étaient fous, oui ! Et ils pendirent et ils pendirent ! *(Ponvel)*

- **An hini a oar hag a houlenn / Zo sotoc'h evid un asen** : Celui qui sait et qui demande est plus bête qu'un âne *(Plouïe)*
- **Be lesket sod** : Laissé faire le fou (/la folle) ; **Oh, med mi n'on ket bet frêet kalz deuh ma veriten ! Oh nann ! Kar goûd a hounn 'hat ! Oan lesket sod un tamm pudur, houzoh walc'h, oan pelloc'h war-lerc'h ar re-all** : Oh, mais je n'ai pas été beaucoup frappé selon ce que je méritais ! Oh non ! Car je sais bien pourtant ! Qu'on me laissait faire un peu la folle, puisque vous savez bien, j'étais bien après les autres *(Skrigneg)*
- **Be sod ga *udb.*** : Adorer *qqchose* / Raffoler de *qqchose* ; **Me zo sod ga'r musik** : J'adore la musique *(Plouïe)* ; **Sod oagn ga'n avalou !** : Elles raffolaient des pommes ! *(Skrigneg)* ; **Ha sod ar c'heseg ga'r patates !** : Et les chevaux raffolent des patates ! *(Skrigneg)* ; **Ya, me(d) ar c'herseg oa sod ga'r lann hañ !** : Oui, mais les chevaux raffolaient de l'ajonc hein ! *(Kareis)*
- **Fur-sod** : Mi-sage mi-fou ; **Te zo fur-sod !** : Tu es mi-sage mi-fou ! *(Poullaouen)*
- **Hanter-sod** [(h)ɑ̃ntər'zoːd-t] : Demi-fou / Complètement fou ; **Daon 'ha ! Ar re-he n'eint ket hanter-sod 'e !** : Dam ma foi ! Ils ne sont pas complètement fous non-plus ! *(Skrigneg)*
- **Hezh-sod** : Ce con *(Poullaouen)*
- **Mond sod** : Devenir fou ; **Mond a ran sod pa 'h an da weled ar parkeier, sod !** : Je deviens folle quand je vois les champs, folle ! *(Ar Fouillez)*
- **N'é ket (hezh/houzh) é ar sotañ da bugwale ar voèr(e)b !** : Pas folle la guêpe ! (m-à-m. Ce n'est pas (lui/elle) qui est (le/la) plus (fou/folle) des enfants de la tante !) *(Speied)*
- **O(be)r ar sod ga *ub.*** : Se moquer de *qqn.* ; **Lod oa komañs d'o(be)r ar sod ganin un tammig 'è** : Certains avaient commencé à se moquer de moi un petit peu aussi *(Laz)*
- **Sevel *ub.* re sod** : Élever *qqn* de façon trop laxiste ; **Houzh zo bet sa(v)et re sod ! Houmañ vé lesket d'o(be)r toud ar pezh né-i c'hoant !** : Elle a été élevée de façon trop laxiste ! On la laisse faire tout ce qu'elle veut *(Skrigneg)*
- **Sod-nay** : fig. Fondu / Givré *(Poullaouen)*

**SOL / SUL** [sɔl] [syl] : [vx. br. ***sol***] ad. ; D'autant

- **Sul-vïañ m(a) + *vb. conj.*** [syl'vijəm] : comp. ; Plus… ; **Ga(st) yè-yè ! Ha sul-vignañ oa sterd d'an dud a rubife ! Ah yè !** : Putain oui-oui ! Et plus on était dur envers les gens, plus ils se rebiffaient ! Ah oui ! *(Laz)* ; **Me droc'h 'nê berr-mat ya, ar c'hontrel 'n-hin' é : sul-vïañ ma vent berr, gwell-a-se !** : Je les coupe bien courts oui, c'est le contraire : Plus ils sont courts, mieux c'est ! *(Skrigneg)* ; **Lod lakeè ur bod-lann dê didan o lost, ar re jomè houped ahe wechou ha sul-vïañ ma bikè anê a stardègn war'naoñ c'hoazh, houzoh walc'h** : Certains leur mettaient un rameau d'ajonc sous la queue, ceux qui, parfois, n'avançaient pas et plus ça les piquait, plus ils exerçaient une pression dessus, vous savez bien *(Poullaouen)* ; **Pa vije dornet ar c'herc'h vije destumet toud ar pell da lakad ba'h ar holc'hijou mo(d)-se, da zigentañ vijent uhel-uhel ha sul-vïañ ma a gosheent a ziskennès 'e** : Lorsqu'on battait l'avoine, on ramassait toute la balle pour mettre comme ça dans les couettes, au tout début elles étaient très hautes et plus elles vieillissaient, plus tu t'affaissais *(Skrigneg)*

**SOL** [sɔːl] : [***sol*** 1499] n.f. (pl. **-iou** ['sɔlju] **ar soliou** [ar'zɔlju]) ; Plafond / Poutre

**Soliou gross 'bominabl** : De grosses poutres énormes *(Poullaouen)* ; **Hezh istribilh deus ar soliou ha keit-ha vije kig a vije kig !** : Suspendu aux poutres et tant qu'il y avait de la viande, il y avait de la viande ! *(Berrien)* ; **Hag ar re-he oar mond partoud memes war-horr(e) ar soliou** : Et ils savent aller partout même sur le plafond *(Plouïe)* ; **Un' beb-tu, ur gosteenn beb-tu d'ar sol ha vije troc'het un tamm ha laket ga'r patates neuhe** : Un de chaque côté, un flanc de chaque côté de la poutre et on coupait un bout que l'on mettait alors avec les patates *(Berrien)* ; **Ha war-lerc'h ma vis(e) ur plañche vis(e) un artisan tàe da lakad soliou petram nim lake soliou-siman barzh ha vis(e) un doub(l) siman neu'n** : Et ensuite s'il y avait un plancher, un artisan venait mettre des poutres ou bien nous y mettions des poutres en ciment et il y avait alors un doublage en ciment *(Lokarn)*

**SOL** [soːl] : [***sol*** 1732] n.f. (pl. **-iou** ['solju]) ; Base racinale / Sep

**Aet zo gwrïou-raden ha soliou-dres ga'r làer** : Le voleur a dérobé des racines de fougères et des racines de ronces *(An Uhelgoat)*

**SOLIAÑ** ['soljə] : [***solyaff*** XVI[e]] vb. ; Consolider / Plafonner

**Neu'n ar bern plous oa mad oa, na ket bet nitra e-bed (a)nèoñ pugur oa gallet soliañ (a)nèoñ** : Alors le tas de paille était bien, il n'avait rien eu du tout puisqu'on avait pu le consolider *(Speied)*

**SOLIER** ['zoljər] : [***solyer*** 1499] (pl. **-ou** [zo'ljɛru]) ; Étage supérieur / Poutres du grenier

**Gwech-all vise laket an ed ba'r solier ba'r gambr** : Autrefois on mettait le blé à l'étage dans la chambre *(Plouïe)* ; **Ar solier oa 'è ar c'hoat so 'telc'hen ar grign(er) ! Oh ya hag wechou basseè un tr(o)ad ba-treus ar plañch !** : Le « solier » c'était aussi le bois qui tient le grenier ! Oh oui et parfois un pied passait à travers le plancher ! *(Kergloff)* ; **An dra-he zo 'hond un tamm deuh ar blousenn hag ar solier, lar an dud** : Ça vient un peu de la paille et de la poutre, que disent les gens *(Kergloff)*

**SOLISSITAÑ** [soli'sitə] : [***sollicitaff*** 1499] vb. ; Solliciter

**Med kamaraded ma ba lec'h-ell ha' solissite (a)ha(n)on d'o(be)r, oan oblijet da guiteo Lokarn** : Mais j'avais des amis ailleurs qui me sollicitaient pour faire, j'étais obligé de quitter Locarn *(Lokarn)*

**SOLUD / SOLID** ['soːl(yd-t)] ['soːlid-t] : [***solud*** 1992] ad. ; Solide / Robuste

✗ *m. comp.* : ***peus-solud***

**An daol n'é ket solud** : La table n'est pas solide *(Skrigneg)* ; **Da wel hag-eñw oa solud !** : Pour voir si elle était solide ! *(Skrigneg)* ; **Ha solud oagn, ya ! Koton mad !** : Et ils étaient solides, oui ! Du bon coton ! *(Ar Fouillez)* ; **Red vé dê beañ solud, houzoh walc'h** : Il faut bien qu'elle soit solide, vous savez bien *(Skrigneg)* ; **Ar c'hotoñ zelc'h toud solud, delc'h an dommder** : Le coton garde le tout solide, garde la chaleur *(Berrien)* ; **Hezh so solud da zañsal** : Il est robuste pour danser *(Kergrist)* ; **Ha solud é** : Et c'est solide *(Skrigneg)* ; **Oh ! Fitamdoue ! Me lar dit-te ! Ar re-he oa 'n-om ga(v)et solud !** : Oh ! Fichtre Dieu ! Je te le dis ! Ils étaient devenus robustes ! *(Skrigneg)* ; **Ar re-he oa raden, ar re-he oa solud** : Ce sont des fougères, elles sont solides *(Berrien)* ; **Ha vïent lesket da sec'hañ hag an dra-he oa solud hañ !** : Et on les laissait sécher, c'était solide hein ! *(Berrien)* ; **Oh ! An dra-s(e) oa plous riñs(et) ma'hat ! Hag vis(e) solid** : Oh ! C'était probablement de la paille vidée ! C'était solide *(Ponvel)* ; **Ouïon ket pe-sort danve oa an dra, me(d) heñ oa danve kal(ed) ha danve solud 'è !** : Je ne sais pas quel tissu c'était, mais c'était du tissu dur et aussi du tissu solide ! *(Kareis)* ; **Ma ! Ar re-he so dilhad solud, pec'hed é 'vel-kent pass implijiñ 'nê ! Danve ken solud-all !** : Eh bien ! Ce sont des vêtements solides, c'est tout de même pécher que de ne pas les utiliser ! Du tissu si solide ! *(Skrigneg)* ; **Ha' tàe pouls war'nê ar mod-s(e), glas hag ar re-h(e) oa sol', ar re-h(e) dorrent ket 'nê** : Des germes poussaient comme ça, bleus et ils étaient solides, ils ne cassaient pas *(Speied)* ; **Me vïe bet gouest d'ober, pugur ma ur voutik a-peu-prè solud walc'h** : J'aurais pu faire, puisque j'avais une exploitation a-peu-près suffisamment solide *(Lannedern)*

- **Dalc'hen solud war ar pris** : Ne pas céder sur le prix ; **Da zigentañ toud vije dalc'het solud war ar prij, me(d) 'benn vïe deut fin ar voar vije red dit rabatiñ !** : Au tout départ on ne cède pas sur le prix, mais avant la fin de la foire, il te fallait rabattre ! *(Plouïe)*
- **Kaoud gwrïou solud** : fig. Avoir les reins solides ; **Hezh neus gwrïou solud** : Il a les reins solides *(Plouïe)*

**SOMM** [sɔm] : [***som*** 1499] n.f. (pl. **-ou** ['sɔmu]) ; Somme (d'argent)

**Peus kime gwel pe-sort somm oa an dra-he** : Tu n'as qu'à voir quelle somme c'était *(Landelo)* ; **An dra a vé verset, ur somm d'an noter** : Ce qui est versé, une somme d'argent au notaire *(Plonee)*

**SOMON** ['somɔ̃n] : [***saumon*** 1659] n.m. (pl. **-iou** [so'mɔ̃ɲu]) ; Saumon

**Hag ar somon meus ket emm** : Et le saumon non merci *(Skrigneg)*

**SON** [(z/s)ɔ̃:n] : [***son*** 1499] n.f. (pl. **-iou** ['sɔ̃nju]) ; Chanson / Son

**Kanañ ur son** : Chanter une chanson *(Berrien)* ; **Meus ket joñj kin pe-naos oa ar son en hi vezh** : Je ne me rappelle plus comment la chanson était en entier *(Skrigneg)* ; **C'hwi oar kanañ Marc'harid : kan ur son demp 'ta !** : Marguerite vous savez chanter : chante-nous donc une chanson ! *(An Uhelgoat)* ; **Ah bah-bah-bah ! Oh bah ! Peuc'h bremañ ! Ale ! Eh ! Kanet ur son ha rôet peuc'h !** : Ah pfff !!!! Oh pff ! Maintenant silence ! Allez ! Eh ! Chantez une chanson et taisez-vous ! *(Skrigneg)* ; **War-lerc'h koan tàemp toud d'ar memes ti hag pep-heñi gane e damm son, 'n heñi ouïè** : Après le souper nous allions tous dans la même maison et chacun chantait sa petite chanson, celui qu'il savait *(Ponvel)* ; **Ya, kano ! Pep-heñi na e damm son kasimant, 'h eent d'an eureujou, neu'n vis(e) eureujou bras hañ !** : Oui, chanter ! Chacun avait sa petite chanson quasiment, ils allaient dans les noces, il y avait alors de grandes noces hein ! *(Ponvel)* ; **Ma ! Amañ neus gwraet, 'vi(d)-noñs, an horolaj ur son drol ! Ma ! Ma'hat vo e(rr)i an Ankou da gerc'hed un' bennaket** : Eh bien ! Ici cette nuit l'horloge a fait un drôle de bruit ! Eh bien ! L'Ankou va probablement arriver pour prendre quelqu'un *(Skrigneg)*

- **Pa na glever nemed ur son / N'haller kleved nemed un ton** : Lorsqu'on n'entend qu'une chanson / On ne peut entendre qu'un air (c-à-d. Si on n'a qu'un point de vue on ne connaît que ce point de vue) *(Plouïe)*

**SONAÑ / SONIÑ** [(z/s)ɔ̃:nə] [(z/s)ɔ̃:ni] : [***sonnaff*** 1499] vb. ; Sonner / Striduler (grillon…) / & Jouer de

**Neb a son ga'r binïou** : Quiconque sonne du biniou *(Poullaouen)* ; **Ar re-h(e) oa dihanet da soniñ !** : Ils avaient cessé de jouer ! *(An Uhelgoat)* ; **Michañs oa (iv)e oa disket dê sonañ, da gass kleron oa** : On leur avait probablement aussi appris à sonner, c'était pour jouer du clairon *(Skrigneg)* ; **Hañ bon 'ha !!! Ah ! Damai (v)o gwel(e)t ! Tenn anê ha 'h añw d'ogmantiñ ar son un tamm hag a weli 'hann a glêi 'nê 'son'** : Ah bon ma foi !!! Ah ! Tout à l'heure on va voir ! Enlève-les et je vais augmenter un peu le son et tu verras si tu les entends striduler (grillons) *(Skrigneg)* ; **Hag (e)mon da lakad stoup en-dro d'ar vazhoulenn ba an tour, en-dro d'ar c'hloc'h, mo(d)-se n'o ket klêt son(añ) !** : Et je vais mettre de l'étoupe autour du battant dans le clocher, autour de la cloche, comme ça on ne l'entendra plus sonner ! *(Plonee)* ; **(A-)benn ma deg vloa bennaket (a-)benn neu'n a sonen tammou** : Pour mes dix ans et quelques, pour-lors je sonnais des bouts *(Skrigneg)* ; **An ta(d)-kozh ha hezh sone ar binïou ha oagn dow deus ar familh 'è 'sonañ ar binïou ha bombard** : Le grand-père sonnait du biniou, ils étaient également deux de la famille sonnant du biniou et de la bombarde *(Ponvel)* ; **Kàer voa son' ar c'hloc'h, ar c'hloc'h sone ket pegur voa ar stoup en-dro d'ar vazhoulenn ha' ree kime pouf-pouf… Sone ket ar c'hloc'h** : On avait beau sonner la cloche, la cloche ne sonnait pas puisqu'il y avait l'étoupe autour du battant et ça ne faisait que pouf-pouf… La cloche ne sonnait pas *(Plonee)* ; **Hezh a dape an dour ba'r veunteun pé vïe an hanter-nos (o) sonañ** : Il prenait l'eau dans la fontaine quand minuit sonnait *(An Uhelgoat)* ; **Ha oa komañset da sonañ un tamm** : Et il commença à jouer un peu *(Skrigneg)* ; **Setu ma breur oa krog da sonañ** : Mon frère commença donc à sonner *(Skrigneg)* ; **Ha pé oan aet d'ar rujumant ma ka(v)et ur c'hamarad just a-walc'h hag a sone bañjo** : Et lorsque j'étais parti au régiment j'avais trouvé un copain justement qui jouait du banjo *(Skrigneg)* ; **Set(u) pé oa krog da neu'n d'hond da sonañ, neuse vise pêet mad ar sonerien** : Donc quand il commença alors à sonner, alors on payait bien les sonneurs *(Skrigneg)* ; **Blam voan kiniter daoñ voa-hañw bet sonañ ga e akordeoñ ha hezh na un akordeoñ hag e-se !** : Parce qu'il était son cousin il était allé jouer de son accordéon et il avait un accordéon donc ! *(Plonee)* ; **Gast ! N'é ket sonet ar c'hloc'h gwal-vounnus 'hat !** : Putain ! La sonne n'a pas sonné bien vite ma foi ! *(Landelo)* ; **Pa 'h ee da zornañ goude, e'h ee i akordeon gantoñ pa 'h ee ha pa vije echou an devezh a sone neuhe** : Lorsqu'il allait battre après, il prenait son accordéon lorsqu'il allait et lorsque la journée était finie, alors il jouait *(Skrigneg)*

**SONER** ['(z/s)ɔ̃:nər] : [***sonner*** 1659] n.m. (pl. **-ien** [(z/s)ɔ̃'nɛrjən]) ; Sonneur / Joueur

**Oa ket sonerien ba penn-kentañ** : Au départ il n'y avait pas de musiciens *(Skrigneg)* ; **Set(u) pé oa krog da neu'n d'hond da sonañ, neuse vise pêet mad ar sonerien** : Donc quand il commença alors à sonner, alors on payait bien les sonneurs *(Skrigneg)* ; **Ar ganerien hag ar sonerien a zo sañset da (e)n-om adaptiñ war an dañserien** : Les chanteurs et les sonneurs sont censés s'adapter aux danseurs *(Plourac'h)* ; **Pé vis(e) frikoiou vïe kan(e)t da zañsal ha vise sonerien ha bombard ha binïou ha vise kanerien, ar re ouïe kan(añ), vïe lar(e)t d'an dud da zond da ganañ !** : Lorsqu'il y avait des gueuletons, on chantait du kan-ha-diskan, il y avait des sonneurs, de la bombarde, du biniou et des chanteurs, ceux qui savaient chanter, on disait aux gens de venir chanter !

**SOÑGN / SOAÑGN / SOEÑGN** ['sɔ̃.ɲ] ['swɑ̃.ɲ] ['swɛ̃.ŋ] : [***soîn*** XVI[e]] n.m. ; Soin

- **Kemer soñgn deus** : Prendre soin de ; **Kemer(e)t vije soeñgn deuh ar c'heseg !** : On prenait soin des chevaux ! *(Skrigneg)*

**SOÑGNAL / SOAÑGNAL / SOEÑGNEL** ['sɔ̃ɲ(əl)] ['swɑ̃ɲəl] ['swɛ̃ŋəl] : [***sognal*** 1992] vb. ; Soigner

**Ha soañgnon ma lapoussou bihen ahe** : Et je soigne mes petits oiseaux là *(Plourac'h)* ; **Oh ! Soñgn' ree ! – Ah ya ! Ober ree, ya !** : Oh ! Il soignait ! – Ah oui ! Il soignait, oui *(Plonee)* ; **Oa ket voien da soñgn an dra-he d'ar mar(e)-se, arc'hant oa ket d'ober** : On ne pouvait pas soigner ça à cette époque, il n'y a pas d'argent pour ce faire *(Lannedern)* ; **Ar veterinèr oa deut mè(d) na ket soñgnet mad ar gaseg** : Le vétérinaire était venu mais n'avait pas bien soigné la jument *(Kleden)* ; **Meus choñj pé gleen ma zad lared a ziske kalz (a) draou dê da soañgnal o loned** : Je me rappelle lorsque j'entendais mon père dire qu'il leur apprenait beaucoup de choses pour soigner leurs

bêtes *(Skrigneg)* ; **Med, oa ket bet soñgnet mad (a)naoñ** : Mais, il ne fut pas bien soigné *(Kleden)* ; **Heñ oa bet soañgnet ga'r medussin pad deg la matrehen** : Le médecin l'a soigné pendant peut-être dix ans *(Lokarn)* ; **(A-)raog oa vetrinerien, an traou (a-)wechou 'h ee mad heb be soeñgnet** : Avant qu'il n'y ait des vétérinaires parfois les choses allaient bien sans être soigné *(Kallag)* ; **Kar an natur soeñgn ar pe(va)r kleñved war pemp** : Car la nature soigne les quatre maladies sur cinq *(Kallag)* ; **Ha seto 'n-om soñgnè-hè o-hun 'vi(d) 'h ampech kaoud ar skliss** : Elles se soignaient donc elles-mêmes pour empêcher d'avoir la diarrhée *(Kleden)* ; **Toussegid, just a-walc'h, vé ba o zreig, me lar ar re-he vije red soeñgnañ 'nê, ur wich ar mis vije sellet da wel pe-naos vijent** : Ils ont de la crapaudine, justement, aux pieds, je te dis qu'il fallait les soigner, on regardait une fois par mois pour voir comment ils étaient *(Skrigneg)* ; **Traou dru, pugur oa ket lousou-all, me(d) gwich-all oa keme(d) lard ar moc'h 'kement a soeñgne 'n dud !** : Du gras, puisqu'il n'y avait pas d'autre médicament, mais autrefois il n'y avait que la graisse de cochon qui soignait les gens ! *(Skrigneg)* ; **D'ar c'heseg vije red troc'ho lann ha' basseè un dèn a-peu-prè an hanter deuh e amzer 'tre troc'ho lann ha drailhañ 'naoñ ha soeñgn ar c'heseg ha skarzh dindan** : Il fallait couper de l'ajonc aux chevaux, une personne passait approximativement la moitié de son temps entre couper l'ajonc, le hacher, soigner les chevaux et vider sous eux *(Lokarn)*

**SONIRI** [sɔ̃'ni:ri] : [***soneri*** 1499] n.f. ; Musique / Sonnerie

**SOÑJ / CHOÑJ / JOÑJ** [(z/s)ɔ̃:ʒ-ʃ] [(ʃ/ʒ)ɔ̃:ʒ-ʃ] : [***songe*** 1565-1568] n.f. (pl. **-ou** ['(z/s)ɔ̃:ʒu] ['(ʃ/ʒ)ɔ̃:ʒu]) ; Avis / Pensée / Idée

**Ba'n e soñj, pe ba e spered, pe ba e stumm fell daoñ be ar gwellañ dalc'h-mad** : Selon lui, ou dans son esprit, ou dans sa manière d'être il faut qu'il soit constamment le meilleur *(Plouïe)* ; **Da ma joñj oa kalz-re didru(e) deus ar merc'hed** : À mon avis on était beaucoup trop cruel envers les femmes *(Plouïe)* ; **Me meus choñj pa oan dimeet** : Je me rappelle lorsque je me suis marié *(Skrigneg)* ; **Daw é gwel ar problem zo, da ma joñj din-m(e)** : Il faut voir le problème qu'il y a, à mon avis *(Lannedern)* ; **Oh gast ! Choñj lakad dour ar mour toud ba'n toull !** : Oh putain ! J'ai dans l'idée de mettre toute l'eau de la mer dans le trou ! *(Kleden)* ; **Fa ket joñj ?** : Tu ne te rappelais pas ? *(Lokmarïa)* ; **Beñ meus ket kalz soñj hañ** : Ben je n'ai pas beaucoup souvenir hein *(Lokmarïa)* ; **Ya, ma soñj é** : Oui, c'est mon avis *(Pleiben)* ; **Dé mé joñj é an dra-h(e), me(d) am(añ) oa ur mod d'o(be)r ha ba lec'h-ell oa ur mod-ell heñ ! Oagn ket partoud memes-mod** : À mon avis c'est ça, mais ici y avait une façon de faire et ailleurs y avait une autre façon hein ! Elles n'étaient pas partout identiques *(Kergloff)* ; **Pass ur bern choñjou, un tamm deus ar pezh bassee, choñj so un tamm gwel Alamanted, choñj so gwel an dud nise añwn, med pass mignoc'h 'vi(d) an dra-he !** : Pas énormément de souvenirs, un peu de ce qui se passait, un peu de souvenir de voir des Allemands, souvenir de voir les gens ayant peurs, mais pas plus que ça *(Lannedern)*

- **Ba ma joñj** : À mon avis ; **Oh ya ! Ba ma joñj ha 'vid reiñ o c'hoant dê d'o(be)r kichenn an de-hudu vé ket gwraet traou mod-se kin !** : Oh oui ! À mon avis et pour leur donner envie de faire alors qu'aujourd'hui on ne fait plus ça ! *(Pluskelleg)*
- **Be (ba) e joñj + *vb.*** : Avoir dans l'idée de + *vb.* ; **(E)ma ket ba e joñj mond da Garais** : Il n'a pas dans l'idée d'aller à Carhaix *(Plouïe)* ; **E soñj zo pleuñiñ houzh** : Il a dans l'idée se la faire / Il a dans l'idée de tirer son coup *(Plouïe)*
- **Be (en) soñj (da) + *vb.*** : Avoir l'intention de + *vb.* ; **Pe-rag ? Choñj mond out ?** : Pourquoi ? Tu à l'intention d'y aller ? *(Skrigneg)* ; **Soñj é mond da Gallag da jom** : Il a l'intention d'aller habiter Callac *(Kallag)* ; **Hag me oa choñj mond 'e da-heul** : Et je pensais aussi suivre *(Plonee)* ; **Hag ar re-he oa bet choñj tenn essañs deus ar mouded pad ar bresel ha n'eint ket bet gallet o(be)r** : Et ils avaient eu l'intention d'extraire de l'essence de la tourbe pendant la guerre, ils ne purent pas le faire *(Brennilis)*
- **Beañ etre e zow soñj** : Hésiter ; **'Tre i zow joñj oa 'benn-neuhe** : Pour-lors il hésitait *(Skrigneg)*
- **Be ga'r soñj da + *vb.*** : Avoir l'intention de + *vb.* ; **Ga'r soñj emañ d'hond da Gallag** : Il a l'intention d'aller à Callac *(Bulad) ;* **Ga'r soñj on da zibriñ pato** : J'ai l'intention de manger des patates *(Bulad)*
- **Be soñj da *ub* da + *vb.*** : Avoir l'intention de + *vb.* ; **Soñj é daoñ d'hond da Gallag** : Il a l'intention d'aller à Callac *(Bulad)*
- **Dalc'hen soñj deus** : Se rappeler de / Garder en tête ; **Sete ablame-se debowe meus dalc'het soñj deusouti** : Voilà pourquoi depuis je l'ai gardée en tête (une histoire) *(Landelo)* ; **Deus se zelc'hen joñj ha goulskoude oan ket kozh-te (aha)non d'ar mar(e)-se** : De ça je me rappelle et pourtant je n'étais pas bien vieux à cette époque *(Ponvel)* ; **Neuh(e) é mad, brem(añ) out barr(e)g neuhe da zelc'hen joñj !** : Alors c'est bien, maintenant tu es alors en mesure de t'en souvenir ! *(Skrigneg)* ; **Ma vef(e) tud 'kaoseal brezhoneg gonin bemd(e) ha me zarc'hefe choñj deus mé brezhoneg** : Si j'avais du monde pour parler breton avec moi quotidiennement, je me rappellerais (mieux) de mon breton *(Laz)* ; **N'ouzon ket… Meus ket dalc'het choñj gast ! Zalc'hon ket choñj deus toud an traou ! Ha goud(e)-se teu d(é) joñj din** : Je ne sais pas… Zut ! je ne rappelle pas… Je ne me rappelle pas de tout ! Et ensuite ça me revient *(Plonee)*
- **Digass soñj da *ub.* (deus / da) *udb.*** : Faire penser à *qqn* à *qqchose* ; **Da 'n dra-(ho)nt zigassè choñj din da mé liorzh c'hoazh, 'vid 'h o(be)r 'vel-dê 'touariñ 'valouar** : D'ailleurs ça me faisait penser à mon potager, pour faire comme eux buttant les pommes de terres *(Speied)*
- **Digass soñjou neve** : Apporter de nouvelles idées ; **Ar re oa wa'n oad oa bet ba'r bresel, oa bet prisoniad, na gwel(e)t ba b(e)-lec'h-ell pe-sort mod basseè an traou ha na digass(et) joñjou ne(ve) ba'r vro, ma peus c'hoant** : Les gens âgés étaient allés à la guerre, furent prisonniers, virent ailleurs comment ça se passait et apportèrent de nouvelles idées au pays, si tu veux *(Kleden)*
- **Displeg e soñj** : Exprimer ses pensées ; **Be zo tud ar mod-se ha faot ket dê displeg o soñj** : Il y a des gens comme ça qui n'aiment pas trop exprimer ce qu'ils pensent *(Plouïe)*
- **Dond ba e soñj** : Passer par la tête ; **Pep-hini lar pezh teu ba e soñj** : Chacun dit ce qu'il lui passe par la tête *(Berrien)*

- **Dond da soñj da + *ub.* (deus / da)** : (Re)venir à l'esprit de *qqn.* (de) / Se mettre en tête de ; **Bremañ zo deut da soñj din** : Ça m'est revenu maintenant *(Plouïe)* ; **Himañ tàe da joñj daoñ deus pezh noè laret an alvokad daoñ** : Il lui venait à l'esprit ce que lui avait dit l'avocat *(Kergrist)* ; **Ha sete deut da joñj diñ** : Et il me vint donc à l'esprit *(Skrigneg)* ; **Brem(añ) so deut d(a) choñj din, meus klêt mé sad lar an dra-(ho)nt** : Maintenant je me rappelle, j'ai entendu mon père parler de ça *(Speied)* ; **Pé oa gwraet ar partaj deus an traou ar merc'hed oa deut da joñj dê negn ket bet o gont (a)nê** : Lorsque le partage fut fait les filles pensèrent qu'elles n'eurent pas leur compte *(Landelo)* ; **Deut voa da joñj din d'ober ur gwel doc'h ha da weled pesse mod yê an traou** : Il m'était venu l'idée de vous une visite ainsi que de voir comment ça allait *(Plonee)* ; **Hag é deut da joñj din** : Et il me vint à l'esprit *(Pleiben)* ; **Tà ket da joñj din** : Ça ne me vient pas *(Ponvel)* ; **Ma teufe da joñj diñ, med pell-zo meus ket bet 'n-om interesset hañ !** : Si je me rappelais, mais ça fait longtemps que je ne m'y suis pas intéressée hein ! *(Poullaouen)* ; **Med ar bla war-lerc'h, ma dud-kàer oa deut da joñj dê d'o(be)r ur *stabulation libre* 'è** : Mais l'année qui suivie, mes beaux-parents se mirent en tête de faire également une stabulation libre *(Lokarn)* ; **Hag 'è ha un' à chom barzh kêr, Paris pe un tu m(e)nneg ha deut dre ahe gis-se hag deut da joñj daoñ d'ond da bisketa** : Et aussi y en avait un qui habitait en ville, Paris ou quelque part, il est venu par-là et il lui vint l'idée d'aller pêcher *(Skrigneg)*
- **Hag e-se aboe me meus joñj** : Et ça d'aussi loin que je me rappelle ; **Me meus ket gwraet (ne)med gwel ar wazh passeal ahe dalc'h-mad hag e-se aboe me meus joñj** : Moi je n'ai toujours fait que voir le ruisseau passer ici et ça d'aussi loin que je me rappelle *(Ponvel)*
- **… ha meus soñj** : … et dont je rappelle ; **Un dra meus disket ga ma za-kozh ha meus soñj** : Une chose que j'ai apprise de mon grand-père et dont je me rappelle *(Plouïe)*
- **Kaoud choñj** : Se rappeler ; **Ah ya ! Choñj meus** : Ah oui ! Je me rappelle *(Plouïe)* ; **Oh meus ket choñj kén** : Oh je ne me souviens plus *(Sant-Wazheg)* ; **Ya, med ahe mamp ket joñj !** : Oui, mais là nous ne nous rappelions plus ! *(Skrigneg)* ; **Meus ket joñj re hañ !** : Je ne me rappelle pas trop hein ! *(Berrien)* ; **Ah nann, meump ket joñj kin hag a-se a-wichou teu serten traou** : Ah non, nous ne nous rappelons plus et donc parfois certaines choses viennent *(Skrigneg)* ; **Te peus ket joñj pugur oc'h re yowank, med sur walc'h amañ zo tud ba Uhelgoat neus choñj…** : Tu ne te rappelles pas puisque tu es trop jeune, mais il y a sûrement des gens à Huelgoat qui se rappellent… *(Ar Fouillez)*
- **Kaoud choñj ba** : Arriver de penser à / Se rappeler de ; **Me mes choñj ba'n dra-he a-wechou** : Il m'arrive parfois d'y penser *(Berrien)* ; **Me meus ket joñj barzh** : Je ne me rappelle pas *(Plouïe)*
- **Kaoud choñj mad** : Bien se rappeler ; **Ha choñj mad moa** : Je me rappelais bien *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Soñj mad meus papred** : Je m'en rappelle toujours bien *(Plouïe)* ; **Hag un de(v)ezh, meus choñj mad (e-)gis ma vé dec'h sè !** : Et un jour, je m'en rappelle comme si c'était hier ! *(Sant-Wazheg)*
- **Kaoud joñj da** : Se rappeler de + *vb.* / Se souvenir de + *vb.* ; **A-wechou vé ket debet tamm, né ket joñj da zibiñ** : Parfois elle ne mange pas, elle oublie de manger *(Plouïe)*
- **Kaoud joñj deus + *hano*** : Se rappeler de + *n.* / Se souvenir de + *n.* ; **Ma ket joñj deus an dra-he** : Ça m'était sorti de la tête *(Plouïe)* ; **Te heus choñj deuh an dra-he 'è ?** : Toi aussi tu te rappelles de ça ? *(Skrigneg)* ; **« Ma ! Sell ahe, ma ket joñj deus an dra-he » ven 'choñjal ha 'greis-toud teu !** : « Eh bien ! Voilà, je ne me rappelais plus de ça » pensais-je et tout à coup ça vient ! *(Skrigneg)* ; **Ar re-gozh ahan'h, ar re zo koshoc'h (e)vito(n)-m(e) un tamm bihen 'e deus choñj deus an dra-he c'hoazh** : Ceux d'entre vous qui sont âgés, un petit peu plus âgés que moi se souviennent encore de ça *(Skrigneg)* ; **Choñj heus deus deusoutoñ ?** : Tu te rappelles de lui ? *(Plouïe)* ; **Deusoutoñ meus ket joñj** : Je ne me rappelle pas de lui *(Plouïe)* ; **Te heus choñj deuhontoñ ?** : Toi tu te rappelles de lui ? *(Poullaouen)* ; **Ya, kaoud joñj doc'houte toud, an dra-s(e) é (a)n-heñi ar gwashañ toud !** : Oui, s'en rappeler de tous, c'est ça le pire de tout ! *(Kleden)* ; **Tro-walc'h a draou vije disket demp, me(d) añfin ! Mïemp ket joñj deus toud** : On nous apprenait assez de choses, mais enfin ! Nous ne nous rappelions pas de tout *(Skrigneg)*
- **Kaoud joñj + *vb.*** : Avoir souvenir de + *vb.* / Se rappeler + *vb.* ; **Meus joñj gwel (a)naoñ ur wech** : J'ai souvenir de l'avoir vu une fois *(Skrigneg)* ; **Me meus joñj gwel ma zad prestañ keseg ar mod-se (e)vid mond da labourad** : Je me rappelle voir mon père prêter des chevaux comme ça pour aller travailler *(Plouïe)* ; **Me meus choñj gwel 'h o(be)r an dra-he !** : Je me rappelle avoir vu faire ça ! *(Skrigneg)*
- **Kaoud ur joñj** : Avoir une idée ; **Oh ! Meus ket c'hoant kalz d'o(be)r, med me meus ur joñj !** : Oh ! Je n'ai pas trop envie de faire, mais j'ai une idée ! *(Ar Fouilhez)*
- **Kaoud ur joñj vad deus** : Avoir un bon souvenir de ; **Joñj vad deus soubenn-rous** : Un bon souvenir de la soupe à l'ognon *(Ponvel)* ; **Me meus ket ur joñj vad en mod e-bed deus traou ar mo(d)-s(e)** : Moi je n'ai aucun bon souvenir de choses comme ça *(Kergloff)*
- **Lakad ba e joñj + *vb.*** : (Avoir dans l'idée de / Se décider à) + *vb.* ; **Laket neus ba e joñj mond da Garais** : Il a dans l'idée d'aller à Carhaix *(Plouïe)* ; **Sete na-hi lak(e)t ba hi joñj lar amañ un dra m(e)nneket zigoueo** : Elle se mit donc en tête que quelque chose allait arriver *(Kleden)*
- **Lakad e joñj da labourad** : Faire travailler sa pensée ; **An dra-h(e) lakee o joñj da labour(a)d hag a da gompren(ed) pe-sort mod 'h o(be)r an traou** : Ça faisait travailler leur pensée et les faisait comprendre de quelle façon créer *(Plonee)*
- **Lar(ed) (d'e / en e) soñj** : Se dire (en soi-même) ; **Lared a reen da ma soñj** : Je me disais en moi-même *(Plouïe)* ; **Ha lare en e soñj** : Et se disait en lui-même *(Landelo)*
- **Lared e joñj** : Dire ce que l'on pense ; **Heus kemed o(be)r mod-se ur wich hag a lari da joñj diñ** : Tu n'as qu'à faire comme ça une fois et tu me diras ce que t'en penses *(Skrigneg)*
- **Lem a teu da joñj da *ub.*** : Là où ça prend à *qqn.* ; **Hag ar yir gwich-all vije toud er-maes, sell ar reñ-he ree o neizh lem a teue da joñj dê** : Et autrefois les poules étaient toutes dehors, elles faisaient donc leur nid là où ça leur prenait *(Skrigneg)*
- **Ober beb sort soñjou** : Se faire toutes sortes d'idées ; **Mé dantin ser(te)namant oa komañs d'o(be)r beb sort soñjou** : Ma tante avait certainement commencé à se faire toutes sortes d'idées *(Kleden)*

- **Ober dow pe dri joñj** : Y réfléchir à deux fois ; **Sell ar vamm-gozh na gwraet dow pe dri joñj neuhen, à joñjal : Ma ! Pet(r)a rañw ?! Pren(iñ) a rañw 'naoñ pe bet(r)a ?!** : Donc la grand-mère y réfléchit alors à deux fois, en pensant : Eh bien ! Qu'est-ce que je fais ?! Je l'achète ou quoi ?! *(Skrigneg)*
- **Ober e joñj (ga *ub*) da + *vb.*** : Se décider à + *vb.* ; **Ha ganomp-ni oa gwraet hor choñj da zond d'ar gêr** : Et nous nous étions décidés à rentrer à la maison *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Me(d) me oa gwraet ma joñj ganiñ, setu ma joñjet : « Me 'ha ! 'H ay d'ar bal ! »** : Mais je m'étais décidée, j'avais donc pensé : « Moi ma foi ! J'irai au bal ! » *(Skrigneg)* ; **Med (a-)benn oa gwraet hor joñj oa daw domp gortos ur bla peu-prè (e)vid ober toud hor faperiou** : Mais d'ici à ce que nous nous soyons décidés il nous fallait attendre a-peu-près un an pour faire tous nos papiers *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Pakañ ba e joñj** : Se mettre en tête de ; **Setu hemañ paket ba i soñj** : Il se mit donc en tête *(Kleden)*
- **Red din ober ma joñj** : Il faut que j'y réfléchisse ; **Mond da làerezh an niñsel 'tre an otro ha i wreg, red é din o(be)r ma joñj 'ha ! Pe pe-naos d'o(be)r** : Aller voler le drap entre le monsieur et sa femme, il faut que j'y réfléchisse ma foi ! Ou comment faire *(Skrigneg)*
- **Sevel e joñj da *ub* (da) + *vb.*** : Se décider à / Décider de ; **Hag ar re-he oa sa'et o soñj dê d'ober bep maner** : Et ils s'étaient décidés à faire chacun un manoir *(Landelo)*

**SOÑJAL / CHOÑJAL / JOÑJAL / CHEÑJAL** ['(z/s)ɔ̃:ʒəl] ['(ʃ/ʒ)ɔ̃:ʒəl] ['ʃɛ̃jʒəl] : [***songal*** 1621] vb. ; Penser (à) / Songer (à) / Décider (de)

**A-benn ar fin ma joñjet mond** : J'avais finalement décidé d'aller *(Berrien)* ; **Piw nïe choñj ba'n dra-he…** : Qui aurait pensé à ça… *(Kolloreg)* ; **Heñw a soñj daoñ é-hañw dreist d'ar re-all toud** : Il pense être supérieur à tous les autres *(Plouïe) ;* **Ha oan choñj pe-naos oa erro poent din mond da gowess** : Et je pensais qu'il était temps que j'aille me confesser *(Lokmarïa)* ; **Poent é soñjal o(be)r ur lor-zi ne(ve)** : Il faut penser à faire un nouveau sol pour la maison *(Poullaouen)* ; **Ha noè choñjet un nos** : Et elle pensa une nuit *(Kergrist)* ; **Me joñj, ya** : Je pense, oui *(Berrien)* ; **Himañ noa choñjet duzhtu piw na gwraet se daoñ pé oare a-walc'h re petra noa gwraet a-raog** : Il avait de suite pensé qui avait pu lui faire ça puisqu'il ne savait que trop bien ce qu'il avait fait avant *(Kergrist)* ; **Med memes-tra mamp bet ur spontadenn pegur soñje demp vijemp ket a-benn da lao an tan** : Mais nous avons quand-même eu une frayeur puisque nous pensions que nous n'aurions pas réussi à éteindre le feu *(Plouïe)* ; **Oh pô' yowank ! Joñj un tamm 'ta ! Mallezh Toue !** : Oh p'tit gars ! T'imagines un peu donc ! Nom de Dieu ! *(Karais)* ; **Gwelet meus ha joñjet meus deus ur prosses ha' oa ba'r Pennity, tost du-mañ** : J'ai vu et je me rappelle d'un procès qui se déroulait à Pennity, près de chez moi *(Ponvel)* ; **Ha da Vrest an-heñi oa choñjal mond pugur na ur c'hoar ene deja** : Et c'était à Brest qu'elle avait dans l'idée d'aller puisqu'elle y avait déjà une sœur *(Berrien)* ; **Joñj ran meus gwraet ur lodenn** : Je pense que j'ai fait une part *(Kalaner)* ; **Moa ket bet lec'hed da joñjal mond hirroc'h pugur oan oblij chom ba'r yêr** : Je n'avais pas eu de latitude pour penser aller plus loin puisque j'étais obligé de rester à la maison *(Lokarn)* ; **Meus ket joñjet dac'h e hano kin, med vern ket !** : Je ne me souviens plus de son nom, mais qu'importe ! *(Kleden)* ; **Oamp ket kap da joñjal, « daon ! » Joñjen, « daon ! Ur litrad gwin neus lakeet an doubl, pe betra ?! »** : Nous n'arrivions pas à imaginer, « dam ! » Je pensais, « dam ! C'est un litre de vin qui a mis le double (du prix), ou quoi ?! » *(Skrigneg)* ; **Ya, joñj ree dê'gn oagn penvidig !** : Oui, ils pensaient qu'ils étaient riches ! *(Kergloff)* ; **Nann, biken nïemp choñj an dra-he !** : Non, nous n'aurions jamais pensé ça ! *(Plonee)* ; **Ha me 'ha ! A heurten an noñr amañ, ma haotr-kaezh-mañ, trankil ! « Ah ! Mad é 'n traou ! » A joñjen** : Et moi ma foi ! Je poussais la porte ici, mon pauvre, tranquillement ! « Ah ! C'est bon ! » Pensai-je *(Skrigneg)* ; **Me joñj 'boe ma-hun « ma'hat an hi(ni) oa ganen-me dreñw ahe, ma nije gwel(e)t reiñ ur roustadenn dit »** : Depuis j'y pense moi-même « probablement que celui qui était avec moi là-derrière, s'il avait vu te donner une rouste » *(Skrigneg)*

- **Be choñjal en *udb.*** : Penser à *qqchose* ; **Sete oan choñj en dra-he an de-all** : Je pensais donc à ça l'autre jour *(Lokmarïa)*
- **Choñjal ober** : Penser faire ; **Bremañ pezh a vêr choñjal ober ba'h ar barros, ar labouriou** : Maintenant ce qu'on pense faire dans la commune (ce sont) les travaux *(Skrigneg)*
- **Chom da joñjal** : Rester songeur ; **Penvidig oa ar mêr hag hañw oa chomet da joñjal** : Le maire était riche, il resta songeur *(Berrien)*
- **Ha' ver ket prest da joñjal** : Dont on n'a pas idée (m-à-m. qu'on n'est pas près de penser) ; **Ar re-yowank a ra troiou ha' ver ket prest da joñjal ! Pugur pa ver yowank vé owen di-raog mann e-bed !** : Les jeunes font des tours dont on n'a pas idée ! Puisque lorsqu'on est jeune, on n'a peur de rien ! *(Skrigneg)*
- **N'es ket da joñjal** : Tu n'as pas idée ; **Te, n'es ket da joñjal !** : Toi, tu n'as pas idée ! *(Skrigneg)*
- **Pa joñjer un tamm** : Quand on y réfléchi un peu ; **Pé joñjes un tamm lar 'benn evo deg barrikennad-chistr, 'benn-neu'n vïe red da tud passeal ba'n ti petram d'an o(zha)c'h e vis(e) red daoñ evañ mat benn-neu'n memes-tra heñ !** : Quand t'y réfléchis un peu, avant de boire dix barriques de cidre, pour-lors il fallait que des gens passent à la maison ou-bien que le chef de famille boive pas mal quand-même hein ! *(Poullaouen)*
- **Pa 'h a an nen da joñjal** : Quand on pense ; **Pitoiabl é memes-tra gwel pa 'h a an nen da joñjal pe-naos oa teusk an traou** : Si ce n'est pas pitoyable de voir quand on pense comment c'était chiche *(Skrigneg)*
- **Pa 'h eer da joñjal barzh** : Quand on y pense ; **Oh ! Pa 'h añw da joñjal barzh : Ur spont é memes-tra !** : Oh ! Quand j'y pense : C'est quand-même effrayant ! *(Skrigneg)*
- **Pa ver ket choñjal** : Lorsqu'on ne s'y attend pas ; **Pa ves ket choñjal hé owen, houzoh walc'h !** : Tu sais bien que c'est lorsque tu ne t'y attends pas que tu as peur ! *(Skrigneg)*
- **Peus kime(d) soñjal** : Tu imagines ; **Impossubl é, peus kim(ed) soñjal !** : C'est impossible, tu imagines ! *(Plonee)*
- **Soñjal deusoutoñ e-hun** : Penser en soi-même ; **Gwir é a meus owen ! A joñjen deuh-ouin ma-hun** : C'est vrai que j'ai peur ! Pensai-je en moi-même *(Berrien)*

**SONN** [sɔ̃n] : [***son*** 1448] ad. ; Droit / Debout / Dressé / Abrupt / Raide

**Ar brug-se zo aes da ziboulañ war ur ros sonn ga'r boc'h** : Cette bruyère est facile à évacuer sur un coteau abrupt muni d'un hoyau *(Poullaouen)* ; **Re sonn** ['re zɔ̃n] **é** : Il est trop raide *(Berrien)* ; **Sonn e benn** : La tête droite *(Lokmarïa)*

**SONNIÑ** ['sɔ̃nə] : [***sonniñ*** 1992] vb. ; (se) Redresser

**Sonnet é ar skaon da'm marc'h-lowig** : Le dossier du siège de mon vieux tacot redressé *(Ar Fouillez)* ; **Sete voa un' 'n saw o hond da gleo (a)nê, sonnet 'e** : Donc un se leva venant de les entendre, également redressé *(Plonee)*

- **Be sonnet e ibil** : Être en érection ; **Sonn(e)t é e ibil, med chom a ra distribilh** : Il est en érection, mais il reste en suspens *(Plouïe)*

**SOR** [sɔːr] : [***sor*** 1650] n. ; Assoupissement (cf. **CHOP** ; **KOUSK**)

**'Benn-neu'n vis(e)-heñw 'h o(be)r un tamm sor** : Pour-lors il faisait un petit assoupissement *(Kleden)*

**SORC'HENN** ['(z/s)ɔrhən] : [***sorhenn*** 1659] n.f. (pl. **-ou** [(z/s)ɔr'hɛnu]) ; Obsession / Envie / Rêve

**Ar sorc'henn vise ba'r gwin ha vïe ket gwelet !** : L'obsession était pour le vin et on ne le voyait jamais ! *(Plouïe)*

**SORC'HENNAÑ** [(z/s)ɔr'hɛnə] : [***sorc'hennañ*** 1992] vb. ; (s') Obséder / N'avoir la tête qu'à

**Sorc'hennet on ga'r plac'h-se** : Je suis obsédé par cette fille-là *(Plouïe)* ; **Ya, sorc'hennet vije ga'r gwin** : Oui, on était obsédé par le vin *(Plouïe)*

**SOROC'HELLED** [sɔ̀rɔ̀'xɛlɛd-t] : [***soroc'hellat*** 1922] vb. ; Ronfler

✗ *syn.* : ***diroc'hal, roc'hal***

**(E)mañ 'soroc'helled** : Il est en train de ronfler *(Skrigneg)* ; **Soroc'helled a ree !** : Il ronflait ! *(Skrigneg)* ; **Klê(d) a ran 'naoñ 'soroc'helled war i gador ahe** : Je l'entends ronfler là sur sa chaise *(Skrigneg)* ; **Ar c'hi, pé vé ahe, deuh an noñs ahe, pa vé 'kousked a soroc'hell kreñw hag a-wichou hezh so ba i gousk, neuhe vé 'hunveal lar neus gwel(et) un tamm eskorn un tu m(e)nneket, ya** : Le chien, quand il est là, la nuit, lorsqu'il dort, il ronfle fort et parfois il est dans son sommeil, il rêve qu'il a vu un os quelque part, oui *(Skrigneg)*

**SOROC'HELLER** [sɔ̀rɔ̀'xɛlər] : n.m. (pl. **-ien** [sɔ̀rɔ̀xɛ'lɛrjən]) ; Ronfleur

**Hezh so ur soroc'heller !** : C'est un ronfleur ! *(Skrigneg)*

**SORSEREZH** [sɔr'sɛːrəz-s] : [***sorcerez*** 1499] n.m. ; (de la) Sorcellerie

**O(be)r sorserezh mod-se** : Faire de la sorcellerie comme ça *(An Uhelgoat)*

**SORT / SEURT** [sɔrd-t] [sœrd-t] : [***sort*** 1519] n.m. (pl. **-ou** ['sɔrtu] ['sœrtu] **sordou** ['sɔrdu]) ; Sorte / Genre / (& phrase négative) Rien / **UR SORT** : (en fin de phrase) ; Quand-même

**Ni ree beb-sort traou toud !** : Nous faisions toute sorte de chose ! *(Plonee)* ; **Ha oa sort d'o(be)r, hin(i) e-bed...** : Et y avait rien à faire, aucun... *(Skrigneg)* ; **Ar sort-te teuont ket ba'h ar jerdrinou** : Cette sorte-là ne vient pas dans les jardins *(Skrigneg)* ; **Me zebon ket ar sort traou-s(e) 'ha(n)on !** : Moi je ne mange pas de ce genre de chose ! *(Plonee)* ; **C'hwi lar din on bet (é) chom ba bord an hent kozh, med n'é ket ar sort hent-kozh a oa-hañw** : Vous me dites que j'ai habité au bord de la vieille route, mais ce n'était pas ce genre de vieille route *(Landelo)* ; **Lod lar ar hroñj, lod-all lar ar cheñk, dow sort vé laret** : Certains disent « groñj », certains autres disent « cheñk », on dit des deux façons *(Lannedern)* ; **Dow sort vis(e) gwraet !** : On en faisait de deux sortes ! *(Sant-Wazheg)* ; **Oh ! Me ziskeo ket brezhoneg d'ar sort loustoni (e)veltoc'h !** : Oh ! Je n'apprendrai pas le breton à une espèce de saleté comme vous ! *(Plonee)* ; **Ah nann-nann ! N'eus ket difer's e-bed nann ! Nann, memes sort é kwa !** : Ah non-non ! Il n'y aucune différence, non ! Non, c'est le même genre quoi ! *(Skrigneg)* ; **Kajimant-sur, houzh na ouïe ket lar oa dow sort tud war an douar** : C'est presque sûr, elle ne savait pas qu'il y avait deux genres de personnes sur terre *(Skrigneg)* ; **Hag ur sort-all** [sɔrd'al] **oa low neuhe, low-pénn ha low-korv, houmañ na low-korv !** : Et alors une autre sorte de parasites, les poux et les puces, elle avait des puces *(Plonee)* ; **Te zeb ar sort-se neuhe ?! - Ya ! Hag a ga(v)on mad 'naoñ c'hoazh !** : Alors toi tu manges ce genre de chose ? – Oui ! Et en plus je trouve ça bon ! *(Skrigneg)* ; **Med goud(e)-se oa deut *la Bintje* ha deut 'è sordou-all pet(r)a !** : Mais ensuite la Bintje est apparue ainsi que d'autres espèces quoi ! *(Sant-Wazheg)* ; **Dow sort so, gav din, me(d) me, nann, ziferañson ket 'nê an eil deuh egile 'ha !** : Il y a deux sortes, je crois, mais moi, ma foi non, je ne les différencie pas les uns des autres ! *(Skrigneg)* ; **An dra-he zepand, med ma hin(i)-me oa bihannoc'h ! Med dow sort oa, 'n hin(i) na c'hoant a gemere brassoc'h !** : Ça dépend, mais la mienne était plus petite ! Mais il y avait deux sortes, celui qui voulait prenait plus grand ! *(Skrigneg)*

- **An dra-he sinifi sort e-bed** : Ça n'a aucun sens (m-à-m. ça ne signifie rien du tout) ; **An dra-he oa un imbissiliterezh d'o(be)r ! Ampech ur lon-keseg da wel sklêr, sinifi sort e-bed !** : C'était d'une imbécillité de faire ça ! Empêcher un cheval de voir clair, ça n'a aucun sens ! *(Skrigneg)*
- **Ar sort-se** ['sɔ.rsə] : Des gens comme ça ; **Ale bon ! Pe-lec'h 'h i d(a) zelc'hen dou(a)r ga'r sor(t)-se !?** : Allez bon ! Où est-ce que tu iras tenir une ferme avec des gens comme ça !? *(Skrigneg)*
- **A sort-mañ** : De ce genre-ci ; **Ah bet omp ba'h ar sinema ahe c'hoazh, med a sort-m(añ) ma ket bet gwelet neuhe c'hoazh ! An dra-he zo 'vid tud sod !** : Ah nous sommes allés au cinéma là encore, mais de ce genre-ci je n'avais pas encore vu ! C'est pour les fous ! *(Skrigneg)*

- **A-bep sort mod** : De toute sorte ; **Be zo tud beb sort mod** : Il y avait des gens de toute sorte *(Plouïe)* ; **Ma ! Beb sort vé gwel(e)t ha klêet...** : Eh bien ! On voit et on entend de tout... *(Skrigneg)* ; **(A-)beb sort vije gwraet ha dañsou vije gwraet, kar kalz (a) dud oa hag a gane** : On faisait de toutes sortes et on faisait des danses car beaucoup de gens chantaient *(Plourac'h)* ; **Me voa bet chikanet ga'r re-he ! Me voa bet chikanet ! Beb sort voa laret din** : Je me suis fait engueuler par ceux-là ! Je me suis fait engueuler ! On m'en a dit de toute sorte *(Sant-Wazheg)*
- **Deus ar sort na vé ket** : Comme il n'y en a guère ; **Ha choukour dornañ ha e vije ur fèt, pudur vije lahet yir ha lahet traou ha gwraet ragout ha frikou ha traou deus ar sort a vije ket mod-all war ar maes an devejou-all** : Aider à battre et il y avait une fête, puisqu'on tuait des poules et autres, on faisait du ragoût et un banquet et des choses comme il n'y en avait guère autrefois sinon à la campagne les autres jours *(Skrigneg)*
- **Deus ar sort-se** : De la sorte ; **Tri glavour deuh ar sort-se !** : Trois morveux de la sorte ! *(Ar Fouillez)* ; **Meus ket gwelet deus ar sort-se dre-amañ** : J'en ai pas vu de la sorte par ici *(Plouïe)*
- **Deus ar sort + *vb.*** : Comme ; **Oa bet ur post dizhtu, ur post TSF, deus ar sort oa ket nimblec'h e-bed mod-all !** : Tout de suite il y eut un poste, un poste TSF, comme il n'y en avait nulle part ailleurs *(Skrigneg)*
- **Ha beb sort traou (toud)** : Et toutes sortes de choses ; **Oh ! Beb sort traou memes-tra !** : Oh ! Toutes sortes de choses quand-même ! *(Ponvel)* ; **Gwech-all vïe digasset saout deus partoud da werzh ha 'beb sort traou toud** : Autrefois on amenait des vaches à vendre de partout et toutes sortes de choses *(Landelo)*
- **Kement sort zo toud** : Absolument tout ce qu'il y a ; **Gwich-all a c'hoarïe ar vugale ga kement sort a oa toud war an dou(a)r ha lec'h bremañ sell ket 'r vugale deus traou mo(d)-se kin !** : Autrefois les enfants jouaient avec absolument tout ce qu'il y avait sur terre alors que de nos jours, les enfants ne regardent plus ce genre de choses *(Skrigneg)*
- **Kaoud sort revus (e-)bed** : N'opposer aucun refus ; **Ah ! Hezh so ur paotr dirastol ! Heñ zeb toud, heñ neus sort revus (e-)bed !** : Ah ! C'est un garçon facile à contenter ! Il mange tout, il n'oppose aucun refus ! *(Skrigneg)*
- **Ober beb sort soñjou** : Se faire toutes sortes d'idées ; **Mé dantin ser(te)namant oa komañs d'o(be)r beb sort soñjou** : Ma tante avait certainement commencé à se faire toutes sortes d'idées *(Kleden)*
- **Sort a kar a ra** : Il fait comme il veut ; **P(a) vije leun o c'hov vijent laket ba o gwel(e) hag a c'hoarzhent pa nijent c'hoant d'o(be)r, pe goueliñ pe gopal pe skrijal... Sort a karent a rent !** : Lorsqu'ils avaient le ventre plein, on les mettait au lit et ils riaient lorsqu'ils voulaient, ou pleurer, ou crier ou beugler... Ils faisaient comme ils voulaient *(Skrigneg)*
- **Sort e-bed** ['sɔːrdebed-t] **/ Seurt e-bed** ['sœːrdebed-t] : Rien (du tout) ; **Amañ vé klêt sort e-bed** : On n'entend rien ici *(Lokmarïa)* ; **Sort e-bed (ne)med labourad dalc'h-mad !** : Rien d'autre que de travailler constamment ! *(Skrigneg)* ; **Na sort e-bed : Na da dommañ, na da evañ, na da zibiñ** : Il n'avait rien, ni pour se chauffer, ni à boire ni à manger *(Skrigneg)* ; **Oh nann ne glean sort e-bed otro-person** : Oh non je n'entends rien monsieur le recteur *(Lokmarïa)* ; **Hag a oa sort e-béd ba'n ti ahe, nime(d) un daol ha' oa ba'r c'horn ahe** : Et il n'y avait absolument rien dans la maison là, seulement une table qui se trouvait là dans le coin *(Plouïe)* ; **Oh sort e-bed meus ket naon !** : Oh rien du tout je n'ai pas faim *(Berrien)* ; **Ha mod-all n'eus sort e-bed !** : Et autrement il n'y a rien du tout ! *(Skrigneg)* ; **Ha lakeon sort e-bed gatoñ mod-all hañ ! Pass ur sinsort ! Mod a'h eint !** : Et sinon je ne mets rien du tout avec hein ! Pas la moindre chose ! Comme elles sont ! *(Skrigneg)* ; **N'eus sort e-bed warnoñ kin, on prest ga ma divac'h** : Il n'y a plus rien du tout dessus, je suis prête avec mon croc *(Skrigneg)* ; **Med tro-walc'h a ma bet 'ha ! Med ma ket bet (ne)med *langoustines*, sort e-bed mod-all assames gate !** : Mais j'avais eu assez ma foi ! Mais je n'avais eu que des langoustines, rien d'autre pour les accompagner sinon ! *(Skrigneg)*
- **Sort e-bed mod-all** : Rien d'autres ; **Heñ n'é keme(d) ur ficher-paipleuñiou ! Sort e-bed mod-all !** : Ce n'est qu'un réparateur de parapluies ! Rien d'autres ! *(Skrigneg)*
- **Sort-se** ['sɔrse] : Comme ça ; **An dra-he so sort-se ha akomod 'ha pé vise gwraet ur faot : Ale !** : Ça, c'est comme ça et c'est pratique et quand quelqu'un faisait une faute : Allez ! *(Plouïe)* ; **Dre zu-s(e) n'eus ket sort-se ? Guinera, nann ?** : Il n'y en a pas des comme ça par chez toi ? Guinéra, non ? *(Plourac'h)*
- **Ur sort** : Quand-même ; **C'hoant vé d'ober mad 'è pé vêr (é) tiskiñ ur sort** : On a envie de bien faire aussi quand on apprend quand-même *(Skrigneg)*

**SORTI** ['sɔrti] : [***sorty*** 1689] n.f. (pl. **sortïou** [sɔr'tiju]) ; Sortie

**P(a) oamp e(rr)i neuhe di-raog ar sorti, 'n (hi)ni na gwerzhet, me lare dèi** : Lorsque nous fûmes arrivés devant la sortie, celle qui avait vendu, je lui dis *(Skrigneg)* ; **An dra-he oa un okasïon da wel 'n dud, ar re-s(e) oa an diw sorti vras d'ar bla** : C'était l'occasion de voir du monde, c'étaient les deux grandes sorties de l'année *(Kergloff)*

**SORTÏAL / SORTIO / SORTI** [sɔr'tijəl] ['sɔrtjo] ['sɔrti] : [***sortyal*** 1732] vb. ; Sortir

**Ma lar(e)t daoñ oa daw daoñ sortïal !** : Je lui avais dire qu'il fallait qu'il sorte ! *(Skrigneg)* ; **Hag ha sortïal ur voutailh goûg moan** : Et de sortir une bouteille au mince goulot *(Skrigneg)* ; **Neugn bet touljust an amzer da sortio deus an ti ha oè an tan ba'n ti** : Ils ont tout juste eu le temps de sortir de la maison que le feu avait pris dans la maison *(Kergrist)* ; **Na sortiv ket ?** : Elle ne sort pas ? *(Plouïe)* ; **(A-)benn oan-int digoueet tost dèoñ, na sortï(et) i direnn hag i vin-tan ha tan dê !** : Quand ils arrivèrent près de lui il sortit son briquet et sa pierre à feu et il fit feu ! *(Kleden)* ; **D'ober petra 'h es ket da wel (a)nèi pugur sortiv ket !** : Mais pourquoi ne vas-tu pas la voir puisqu'elle ne sort pas ! *(Plouïe)* ; **(E)moc'h ket boaset da sortïal d'an eur-te (a)han(o)h pé ket echü(et) ho tevezh c'hoazh ahan(o)h** : Ce n'est pas dans ton habitude de sortir à cette heure-là tu n'as pas encore fini ta journée *(Sant-Hern)* ; **Ar raned sortis deuh ar gwleskered** : Les têtards sortent des grenouilles *(Lannedern)* ; **Ha hi lak anê, sort (a)nê toud war an daol-nos** : Elle les met, le sort tous sur la table de nuit *(Sant-Hern)* ; **Vise daw din sortïal bemde d'o(be)r ma missionou** : Il fallait que je sorte quotidiennement pour faire mes missions *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Goullet oa (a-)zigantoñ ba-b(e)-lec'h oa an hent da sorti deus kêr** : Il lui demanda où est la route

pour sortir du village *(Kleden)* ; **Nann, ràet mignoc'h boued 'e dê doc'h an nos petram vis(e)-hè pad (a)n nos sorten ma vïe chet aes dê** : Non, on leur donnait plus de nourriture le soir ou-bien je sortais la nuit s'ils n'étaient pas à l'aise *(Kleden)* ; **Na memes ur yontr-all, heñ oa yontr da mé mamm neuh(e) ha heñ oa brakonier 'è, me(d) ah(e) oa bet sortïet ar fusuliou wechou !** : Et même un autre oncle, c'était alors un oncle à ma mère et c'était aussi un braconnier, mais là on avait même parfois sorti les fusils ! *(Laz)*

- **Sortïal deus lost ar oetur** : Venir d'un coin paumé ; **Oh ! Ar re-mañ zo sortïal deus lost ar oetur 'n tu bennaket !** : Oh ! Ceux-ci viennent d'un coin paumé quelque part ! *(Skrigneg)*

**SOSSIETE** [so'sjet(e)] : n.f. (pl. **-ou** [sosje'teu]) ; Société

**'Oaint ket koñsideret mad ba'r sossiete ma keres** : Ils n'étaient pas bien considérés dans la société si tu préfères *(Plouïe)* ; **Houzh zo akseptet ba'r sossiete** : Elle est bien intégrée dans la société *(Plouïe)* ; **Ar wech-all neu'n oa tap(et)-heñw 'chacheal war mé douar din hag mé douar din oa ga'r sossiet'** : Alors l'autre fois il fut pris à chasser sur ma terre et ma terre appartenait à la société *(Speied)* ; **War-lerc'h ma goñje mamp gwraet ur sossiete, gan ma dad ha neu'n tri breur diñ** : Après mon service militaire nous avions créé une société, avec mon père et alors trois de mes frères *(Kalaner)* ; **Oa-hi ket kin ba'r reñk vad ba-tou(e)sk an dud ba'r sossiete** : Elle n'avait plus sa (bonne) place parmi la population dans la société *(Plouïe)* ; **(A)boe on grefet n'añw ket kin, n'on ket kapat da heulien kin ur sossiete d'ond e vakeñchou** : Je ne vais plus depuis que je suis greffée, je ne suis plus capable de suivre une société pour aller en vacances *(Skrigneg)*

**SOUBENN** ['(z/s)uːbən] : [***soubenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [(z/s)u'bɛnu]) ; Soupe

✗ *m. comp.* : ***pod-soubenn***

**An dra-s(e) ra soubenn vad 'è** : Ça fait aussi de la bonne soupe *(Ponvel)* ; **Hag é akuit d'o(be)r soubenn** : Et il est habile à faire de la soupe *(Skrigneg)* ; **Ur banne-laezh d'ober ho soubenn 'benn im-berr** : Un peu de lait pour faire votre soupe ce soir *(Skrigneg)* ; **Me zo 'hond da zistrempañ ar soubenn** : Je vais mettre la soupe à reposer *(Plouïe)* ; **Bet poahet alïes ba'r soubenn...** : Souvent cuit dans la soupe... *(Plouïe)* ; **Ar vamm du-m(añ) ree gwinizh-tu blam d'o(be)r soubenn** : Chez moi ma mère faisait (des crêpes) de sarrasin pour faire de la soupe *(Landelo)* ; **C'hweo war e soubenn da lakad (a)nèi da yénañ** : Souffler sur la soupe pour la faire refroidir *(Lannedern)* ; **Lagadou zo war ar soubenn** : Il y a des yeux dans la soupe *(Lannedern)* ; **Ba'h ar soubenn vije laket : Kaol, jolotes, journave ha karotes !** : On mettait dans la soupe du chou, des échalotes, du chou-navet et des carottes ! *(Skrigneg)* ; **Ur pladad-soubenn ga Louïs, kar goud(e)-se zebè ket-hi soubenn kin** : Une assiettée de soupe avec Louise, car ensuite elle ne mangeait plus de soupe *(Kleden)* ; **Hag ar mod-all an dra-he meus gwraet un esperiañs 'e : soubenn ga linad !** : Et autrement, j'ai fait ça, une expérience aussi : de la soupe aux orties ! *(Skrigneg)* ; **Hag oa laret d'an heñi koshou da chom d'o(be)r soubenn** : Et il fut dit au plus vieux de rester faire de la soupe *(Landelo)* ; **Kig ha soubenn !** : Viande et soupe ! *(Landelo)* ; **Ha mod-all vise bar(a)-gwenn neu'n d'o(be)r soubenn** : Et sinon alors il y avait le pain blanc pour faire la soupe *(Lokmaria)* ; **Kês da gerc'ha(d) un tamm bar(a)-gwenn 'ha d'o(be)r ur bann'h soubenn** : Va donc chercher un peu de pain blanc pour faire un peu de soupe *(Lokmarïa)* ; **Soubenn sassunet mat** : De la soupe bien relevée *(Poullaouen)* ; **Ya, pugur vije ket lakeet da boahad ba'r soubenn, na sort e-be(d) ! Pugur an dra-he vije re greñw** : Oui, puisqu'on ne mettait pas à cuire dans la soupe, ni rien ! Puisque c'était trop fort *(Berrien)* ; **Ya ha neuhe a lemon deuh ar soubenn, 'benn lak ar fars e-barzh, a lemon un tamm blam pass kaoud memes blas, ma mé c'hoant d'o(be)r soubenn mod-all** : Oui et alors j'extrais de la soupe, pour y mettre la farce, j'enlève un peu afin de ne pas avoir le même goût, si je veux faire de la soupe sinon *(Skrigneg)* ; **Soubenn, ma vé gwraet soubenn deus an dra-s(e)... Ha n'oa kemed ur bann'h dour, un neubeud greunennou holen barzh hag un tamm bar(a)-amann war-lerc'h, ahe oa toud !** : De la soupe, si on peut appeler ça de la soupe... Ce n'était qu'un peu d'eau, quelques grains de sel et un bout de pain beurre après, c'était là tout ! *(Kergloff)* ; **Hag pa 'n-om ga(v)e deus taol, ar merc'hed bihen vije debet o hi(ni) 'benn-neuhe hag a teuent da dufad daoñ ba i soubenn blam daoñ pass dibiñ 'naoñ !** : Et lorsqu'il se retrouvait à table, les petites filles avaient mangé le leur pour-lors et venaient lui cracher dans sa soupe afin qu'il ne la mange pas ! *(Skrigneg)* ; **Gwraet vé soubenn ga'r c'hog, vé mad a-walc'h c'hoazh 'è, me(d) am(añ) vé ar yir kozh vïe poêt ba'r soubenn mo(d)-se hag un tamm blas rà, me(d) ar c'hig-te, 'benn-neuhe, vé aet dister a-walc'h** : On fait de la soupe avec le coq, c'est encore assez bon, mais ici c'étaient les vieilles poules que l'on cuisait comme ça dans la soupe, ça donne un peu de goût, mais cette viande-là, pour-lors, est assez piètre *(Laz)* ; **Meus bet gwraet soubenn, gwraet ma boued-ar-laezh din ha laket 'nèoñ ba'r gwel(e) neuhe, dindan ar pallen ha set' pé teuer d'ar gêr vïe prest koan ! Ar soubenn jome tomm ba'r gwel(e) hag a gwele vïe tomm gou(de)-se !** : J'ai eu fait de la soupe, je m'étais fait de la soupe de lait et j'avais alors mise dans le lit, sous la couverture et donc quand on venait à la maison, le souper était prêt ! La soupe restait chaude dans le lit et le lit était chaud ensuite ! *(Plonee)*

- **Beañ e vri barzh kement soubenn zo toud** : Être de tous les potins ; **Hezh so Katellig, lak e vri barzh toud pezh sell ket deusontoñ, (e)ma e vri barzh kement soubenn zo toud !** : C'est une Katellig, fourrer son nez dans ce qui ne le regarde pas, il est de tous les potins ! *(Skrigneg)*
- **Kig-soubenn** [kik'suːbən] : Pot-au-feu ; **Fin ar su(zhu)n vije gwraet kig-soubenn** : À la fin de la semaine on faisait un pot-au-feu *(Lokmarïa)* ; **Pé vis(e) lahet lon(ed) vis(e) gwraet kig-soubenn ga *sauce tomate*, meus joñj** : Lorsqu'on tuait des bêtes on faisait du pot-au-feu avec de la sauce tomate, je me rappelle *(Ponvel)* ; **Oh ! Kig-soubenn a'ha ! Me(d) neuhe 'h eer da gerc'hed d'Uhelgoat d(a) di ar c'higer !** : Oh ! Du pot-au-feu ma foi ! Mais alors on allait à Huelgoat chercher chez le boucher ! *(Berrien)* ; **A-bred doc'h ar mintin sa(v)è-hi ha vis(e) lak(et) hezh war 'n tan, an tamm pofèr bihen, ga un tamm kig-soubenn barzh** : Elle se levait tôt le matin et elle la mettait sur le feu, la toute petite marmite, contenant un peu de pot-au-feu *(Kleden)*
- **Soubenn-gafe** : Soupe de café (morceaux de pain ou de crêpes dans le café) ; **Ha deuh ar mintin, un neubeud (a-)raog mond d'ar skol : soubenn-gafe** : Et le matin, un peu avant d'aller à l'école : de la soupe au café *(Lokmarïa)* ; **Ah ! Soubenn-gafe deuh ar mintin ha soubenn-gafe da bedi'r !** : Ah ! Soupe de café le matin et

soupe de café à quatre heures *(Lokmarïa)* ; **Pé vïemp deut deuh ar skol vïe ar soubenn-gafe vïe ba ar ludi !** : Lorsque nous venions de l'école la soupe de café se trouvait dans la cendre *(Lokmarïa)*

- **Soubenn-gig** : [***souben-quicq*** 1633] Pot-au-feu ; **Ha deus an noñs neu'n vise gwraet 'e soubenn-gig pé vis(e) poahet un tamm kig barzh enni ha hezh vij(e) laket war-gorr(e) ar patates da dommo bemde, da beked ken vis(e) debet** : Et alors la nuit on faisait du pot-au-feu lorsqu'on y cuisait un bout de viande, on le faisait chauffer sur les patates tous les jours, jusqu'à ce qu'il soit mangé *(Kergloff)*
- **Soubenn gig-sall** : Soupe au lard ; **Ha soubenn-rous vé gwraet ha soubenn gig-sall, med soubenn-laezh vise gwraet muoc'h** : On fait de la soupe à l'ognon et de la soupe au lard, mais on faisait plus de soupe au lait *(Poullaouen)* ; **Hag a vije debet ar bevin ! Nije poahet ba'n dour, pugur vije gwraet ur berv daoñ, vije lakeet ba'r soubenn ! Ha vije debet neuhe ar soubenn gig-sall neuhe** : Et on mangeait le maigre ! Qu'on avait cuit dans l'eau, puisqu'on lui faisait un bouillon, on mettait dans la soupe ! Et on mangeait alors la soupe au lard *(Berrien)*
- **Soubenn-laezh** : Soupe au lait ; **Bon da zibiñ lein (a-)wichou vïe soubenn-laezh, youd-arsiled** : Bon à dîner nous avions parfois de la soupe au lait, de la bouillie d'avoine *(Lokmarïa)* ; **Gwraet vis(e) 'e soubenn-laezh** : On faisait aussi la soupe au lait *(Kolloreg)* ; **Beo ! Soubenn-laezh vise gwraet bemd(e) ! Ha soubenn-rouset** : Si ! On faisait de la soupe au lait tous les jours ! Et de la soupe à l'ognon *(Poullaouen)* ; **Eh beñ soubenn-laezh neuhe, ma jome (a)val-(d)ouar deus kreis-te 'e, eh beñ vïe gwraet deus an noñs neuhe, lakeet an aval-(d)ouar neuhe ba soubenn ar laezh. Beñ vïe ket fall ! Pugur vïe lakeet un tamm (a)mann, petram un tamm kig ba'r goketenn ga an aval-(d)ouar !** : Eh ben alors la soupe de lait, s'il restait des pommes de terre de midi, eh ben on faisait alors le soir, on mettait alors les pommes de terre dans la soupe de lait. Ben ce n'était pas mauvais ! Puisqu'on mettait un peu de beurre, sinon un peu de viande dans la cocotte accompagnée des patates *(Kolloreg)* ; **Soubenn-laezh vije gwraet ha sall(et) ar laezh ! Ha c'hoazh vije laket un tamm amann da rousañ ha goude pa vije rouset an tamm amann, neuhe vije lak(et) ar laezh e-barzh hag a vije drailhet bar(a) in tammou bihen war ar soupierenn ahe his-se ha' vije trempet ga laezh** : On faisait la soupe au lait et on salait le lait ! Et de plus on faisait roussir un peu de beurre et après lorsque le beurre était roussi, on y incorporait alors le lait et on émiettait le pain sur la soupière là comme ça qu'on trempait avec du lait *(Skrigneg)*
- **Soubenn-lampiritig (/lampriked)** : Soupe aux asticots (résultant d'une viande de porc avariée) ; **Oh ! An dud lare « soubenn-lampiritig »** : Oh ! Les gens parlaient de « soupe aux asticots » *(Berrien)* ; **Med wechou pa vije poent d'o(be)r fest ar mikanik ba'n eost, beñ pa 'h ees d'o(be)r soubenn, ba serten tïer 'h ees da dap ar c'hig ha vije lampiritig barzh !** : Mais parfois lorsqu'il était temps de faire la fête du battage à l'époque de la moisson, ben lorsque tu allais faire de la soupe, dans certaines maisons tu prenais la viande qui contenait des asticots *(Berrien)*
- **Soubenn-legumaj** : Soupe de légumes ; **Amañ vïe gwraet soubennou, vïe gwraet soubenn-legumaj** : Ici on faisait des soupes, on faisait la soupe de légumes *(Kolloreg)* ; **Houm(añ) oa soubenn-legumaj 'è, pugur oa charlotes barzh ha oa (a)val-douar 'e !** : C'était aussi de la soupe de légumes, puisqu'il y avait aussi des échalotes et des pommes de terre ! *(Kolloreg)* ; **Me ra delc'h-mad soubenn ga karotes ha pour ha ognon 'è, me blij ar legumaj din-m(e), ar mod-se ran ur soubenn 'vi(d) dow pe dri devezh** :Je fais toujours de la soupe avec des carottes, des poireaux et aussi des ognons, j'ai les légumes, ainsi je fais une soupe pour deux ou trois jours *(Ponvel)*
- **Soubenn-ognon** : [***soubenn an oüignon*** 1732] Soupe à l'ognon ; **Pé vije ar frikoiou vije gwraet soubenn-ognon, goud(e) ar frikou, ga kalz ognen !** : Lorsqu'il y avait les gueuletons, on faisait de la soupe à l'ognon, après le gueuleton, avec beaucoup d'ognons ! *(Berrien)*
- **Soubenn rous (/rouset)** : [***souben rouz*** 1973] Soupe à l'ognon ; **Soubenn-rous meus bet alïes** : J'ai souvent eu de la soupe à l'ognon *(Ponvel)* ; **Joñj vad deus soubenn-rous** : Un bon souvenir de la soupe à l'ognon *(Ponvel)* ; **Beo ! Soubenn-laezh vise gwraet bemd(e) ! Ha soubenn-rouset** : Si ! On faisait de la soupe au lait tous les jours ! Et de la soupe à l'ognon *(Poullaouen)* ; **Soubenn-rouset, poahet an ognen hag ar jolotes ba an amann, me(d) oa ket gleet daoñ duiañ !** : De la soupe à l'ognon, les ognons et les échalotes cuits dans le beurre, mais il ne devait pas noircir ! *(Berrien)* ; **Ma zad blije soubenn-rouset daoñ, vis(e) gwraet alïes soubenn-rouset, toud an dud, toud ga(v)e mad soubenn-rouset** : Mon père aimait la soupe à l'ognon, on faisait souvent de la soupe à l'ognon, tout le monde, tous aimaient la soupe à l'ognon *(Poullaouen)* ; **Soubenn rous(e)t... Oh ! An dra-he vïe mad ! Ha c'hwezh vad 'ta ! Oh nondidïe ! Deus kant metr santer ar c'hwezh deus houzh !** : La soupe à l'ognon... Oh ! C'était bon ! Et une bonne odeur ! Oh nom de Dieu ! On la sentait à cent mètres *(Kolloreg)* ; **Tou'n dud gav mad ar soubenn-rouset, dond a ree an dud a ree tro-kêr hag ar re-dostañ teue da zibiñ ma soubenn-rous(et) ha vije dreilhet bara, neuhe vije trempet soubenn, ya** : Tout le monde trouve bonne la soupe à l'ognon, les gens qui faisaient le tour les villages venaient et les plus proches venaient manger ma soupe à l'ognon, on émiettait du pain, on trempait alors dans la soupe, oui *(Berrien)*
- **Soubenn-yir** : Soupe de poule ; **Soubenn-yir vé gwraet 'e** : On fait aussi de la soupe de poule *(Laz)*
- **Ur bann'h soubenn** : Un peu de soupe ; **Pe ur bann'h soubenn pe un dra bennag** : Ou-bien un peu de soupe ou un quelque chose *(Lokmarïa)*

**SOUBIT / SOUB** [zub-p] : [***soubit*** 1732] ad. ; Subit (-e)

**Ur marw soub'** : Une mort subite *(Skrigneg, Plouïe)*

**SOUBL** [sub-p] : [***soubl*** 1633] ad. ; Souple

**Yann oa ur gwass ! Hag ur paot(r) soub !** : Yann était un costaud ! Et un gars souple *(Kergrist)* ; **Me meus ur machin ahe ha' zo ur penn-*butoir*, pé vé soub an douar, hezh so aes ! Heñ ya e-hun !** : J'ai là une machine, c'est un butoir à main, lorsque la terre est souple, il est facile ! Il va tout seul ! *(Plonee)* ; **Me zo à werzhañ orilherou ha-traou ! – Ah ! Me 'ha ! Breno diganes, me(d) 'benn a brenin 'nê é red demp essêiñ 'nê da wel ahann eint soub !** : Je vends des oreillers et tout ! – Ah ! Moi ma foi ! Je t'en achetai, mais avant que je te les achète,

il nous faut les essayer pour voir s'ils sont souples ! *(Skrigneg)* ; **Hant-hes(k) vé lar(et) am(añ), ar re-he droc'h ! Ha be zo dow sort 'è, war ar men(e) vé hes(k) ha' droc'hint ket re anê hag zo soup(l)oc'h ! Lec'h ba'r prazeier, ar re-h(e) droc'h heñ !** : On appelle ça ici de la laîche, ça coupe ! Et il y en aussi deux sortes, il y a sur la montagne de la laîche qui ne coupe pas trop et qui est plus souple ! Alors que dans les prairies, ça coupe hein ! *(Laz)*

**SOUDAÑ** ['(s/z)u:d(ə)] : [***soutaff*** 1499] vb. ; Souder

**Gwec'h-ell vis(e) soud(et) ur valc'h, med mé dad na gwraet ur wech 'hat ! Oa-hi peus-ne(ve), ur valc'h peus-ne(ve), seto ree droug daoñ chet(añ) (a)nèi dé val(e) 'è ha na soud(et)-hei** : Autrefois on soudait une faux, mais ma foi mon père avait fait une fois ! Elle était presque neuve, une faux presque neuve, ça lui faisait donc aussi mal de la bazarder, ainsi il la souda *(Kleden)* ; **Ha ar pezh tàè deus ar manèj ha ba-am(añ), ba-amañ oa ur memes pezh 'vel oa ba-ahe, an dra-s(e) oa 'vid soud'** ['zu:d] **ar rod ha amañ neu'n oa ar c'houfr ha hou(zh) neu'n zornè an ed** : Et ce qui venait du manège et ici, ici il y avait une même pièce comme il y avait là, c'était pour souder la roue et alors ici il y avait le coffre (à battre) qui battait alors le blé *(Karais)*

**SOUDANENN** [zu'dɑ̃:nən] : [***soudanen*** 1612] n.f. ; Soutane

**Gwisket gad ur soudanenn** : Vêtu d'une soutane *(An Uhelgoat)*

**SOUDARD** ['(z/s)u:dərd-t] : [***soudart*** 1632] n.m. (pl. **-ed** [(z/s)u'dardəd-t]) ; Soldat

**Antreniñ ar soudarded** : Entraîner les soldats *(Skrigneg)* ; **Meus ket bet kuiteet ar vro (ne)med-seped d'ond da soudard !** : Je n'ai jamais quitté le coin mis à part pour être soldat ! *(Lannedern)* ; **Passeal ar reve (e)vid goûd dig-heñw vênt mad da ve soudard** : Passer le conseil de révision pour savoir s'ils sont aptes à devenir soldat *(Plouïe)* ; **Ar soudarded 'h ee d'o(be)r kampagnou** : Les soldats allaient faire des campagnes *(Skrigneg)* ; **Un' deus Berrien hag un'-all deus Glomel oa soudard assames** : Un de Berrien et un autre de Glomel étaient soldats ensemble *(Skrigneg)* ; **Hemañ oa aet da sell deuh ar soudarded 'h o(be)r maneuvr ba ene** : Il était allé regarder les soldats y faire de la manœuvre *(Landelo)* ; **Laket so ar soudarded, diheiet é ar c'hoajou ha-toud !** : Des soldats ont été placé, les bois sont arasés et tout ! *(Poullaouen)* ; **Ah ya ! Med gouneet oa ar bresel, med n'é ket ar vartoloded, n'é ket ar soudarded na bet ar plénennou hañ !** : Ah oui ! Mais la guerre était gagnée, mais ce ne sont pas les marins, ce ne sont pas les soldats qui ont eu les plaines hein ! *(An Uhelgoat)*

- **Gouris-soudard** : Ceinture de soldat ; **E houris-soudard** : Sa ceinture de soldat *(Poullaouen)*

**SOUEADENN / SOUADENN** [su(e)'ɑ:dən] : [***souezhadenn*** 1970] n.f. (pl. **-ou** [sua'dɛnu]) ; Étonnement

**Mamm vije pas e-bed 'h o(be)r un tamm fars ha heñ vije mad, oh ! Ahe oa ur souadenn 'vel vije gantoñ** : Maman n'était pas longue pour faire un peu de far et il était bon, oh ! C'était un étonnement là comme il était *(Skrigneg)*

**SOUEAÑ / SOUEZAÑ / SOUZO** [su'e(z):ə] ['zuzo] : [***soüehein*** 1732] vb. ; S'étonner

**Chomet oan soueet** [su'e:d-t] **pé ma klêt pe oad oa** : Je fus étonné d'entendre quel âge il avait *(Plouïe)* ; **Oa bet kalinet, kar souêt** [su'ɛ:d-t] **oaint bet !** : Ils furent câlinés, car ils avaient été étonnés ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! Ma ouïefes toud pezh a meu(s)-me gwraet 'ha, te vefe soueet 'è !** : Oh ! Ma foi, si tu savais tout ce que moi j'ai fait, tu serais étonné aussi ! *(Skrigneg)* ; **Soueet on hou(zh) gav gwas (e-)bed... – Daon nann ! Me(d) houzh so pilpaotr !** : Je suis étonnée qu'elle ne trouve pas de mari... – Ben oui ! Mais c'est un garçon manqué ! *(Skrigneg)*

- **Lakad *ub.* souêt** : Surprendre *qqn.* ; **Hag ar pezh na laket (a)ha(n)on souêt é gwel pegen net a oaint !** : Et ce qui nous surprit fut de voir à quel point ils étaient propres *(Skrigneg)*
- **Mil-souêt** : Très étonné (-e) ; **Ha hañw 'h esplik d'i wreg ha hi oa mil-souêt 'è gwel vije gwraet mod-se !** : Il expliqua à sa femme qui fût aussi très étonnée de voir qu'on faisait comme ça ! *(Skrigneg)*
- **N'é ket soueet oa bet** : Quel ne fût pas son étonnement ; **Hopala ! N'é ket souezet oa bet pé oa erruet ene** : Hopala ! Quel ne fût pas son étonnement lorsqu'il arriva là-bas *(Ar Fouillez)*

**SOUETAÑ** [su'ɛtə] ['swɛtə] : [***souhetiff*** 1519] vb. ; Souhaiter

**Ma ! Souet(añ) a rañw lar tèy touristed ar bla-mañ !** : Eh bien ! Je souhaite que les touristes viennent cette année ! *(Plourac'h)* ; **Blavezh mad a souetan dec'h, yec'hed ha prosperite hag ar barados ba fin ho puhe** : Je vous souhaite une bonne année, santé et prospérité, et le paradis à la fin de votre vie ; **Hag e oa digoueet neuhe ar jañdarmed da souetañ** ['swɛtə] **ar blavezh mad domp** : Et les gendarmes arrivèrent alors pour nous souhaiter la bonne année *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ha ni 'h ee, an de kentañ ar bla, da souetañ ar blavezh mad da dou'n dud 'ta d'ar bourk hañ** : Et nous allions, au jour de l'an, souhaiter la bonne année à tout le monde au bourg hein *(Lokmarïa)* ; **Ah ! Me n'oun ket héñvel deuh-ouit ! Fenoñs meus gwelet (e)ma da fet, sete on e(rr)i da souetiñ 'naoñ dit !** : Ah ! Je ne suis pas pareil à toi ! J'ai vu aujourd'hui que c'est ta fête, je suis donc venu te la souhaiter ! *(Skrigneg)*

**SOUFR** [sufr] : [***souffr*** 1499] n.m. : (du) Soufre

**Nann, me(d) 'benn lakad jistr e-barzh a vijent tretet ga soufr !** : Non, mais avant d'y mettre le cidre, elles (barriques) étaient traitées au soufre ! *(Skrigneg)*

**SOUFRAÑ** ['sufrə] : [***souffraff*** 1519] vb. ; Souffrir

**Ha soufrañ ree ga'r boan, aet skuizh war an douar** : Il souffrait à cause de la douleur, il était fatigué d'exister *(Kolloreg)* ; **Ha da chom da soufr' mod-se, n'é ket braw é** : Et rester souffrir comme ça, ce n'est pas joli

*(Skrigneg)* ; **Dihan(et) na da iviñ laezh, soufr ket kement** : Il avait arrêté de boire du lait, il ne souffre plus autant *(Skrigneg)* ; **Me pé oan aet di, me moa bet soufret da zigentañ memes-tra hañ !** : Mais lorsque j'y suis allé, j'avais quand-même souffert au départ hein ! *(Poullaouen)*

**SOUFRAÑ** ['sufrə] : [***soufra*** 1732] vb. ; Soufrer

**Vije soufret ar varrikenn !** : La barrique était soufrée ! *(Skrigneg)* ; **Med ar mo(d)-s(e) vis(e) gwraet ha vis(e) soufret ar goloenn ha rekuperet ar mel ba fin mis-est, komañsamant mis-chengol(o)** : Mais sinon on faisait et on soufrait la ruche et récupérait le miel à la fin août, début mois de septembre *(Kleden)*

**SOUFRENN** ['sufrən] : [***soufrenn*** 1992] n.f. ; Mèche de soufre

**Vije dev(et) ur soufrenn ba'r varrikenn !** : On brûlait une mèche de soufre dans la barrique ! *(Skrigneg)* ; **(E)vid lak(ad) ur soufrenn ba'n toull ba-lec'h oa an taol-gwen(an), vis(e) troc'h(et) ar c'hoat ba-dro, ba'r pilchouch-derw ha vis(e) rekuper(e)t ar mel ba'r c'hilhorn** : Pour mettre une mèche de soufre dans le trou où était l'essaim d'abeilles, on coupait le bois autour, dans la souche creuse de chêne et on récupérait le miel dans le chaudron *(Kleden)*

**SOULAJAMANT** [sula'ʒɑ̃mən] : n.m. ; Soulagement

**Oh ! Pe-sort soulajamant !** : Oh ! Quel soulagement ! *(An Uhelgoat)*

**SOULAJIÑ** [su'lɑːʒə] : [***soulaczaff*** 1499 ; ***soulaichi*** 1732] vb. ; Réconforter / Soulager

**Henn(ezh) na soulajet aha(n)on** : Il m'avait réconfortée *(Plouïe)* ; **Tap teir delienn, un' da peb tra, ga tri plantenn : Melañjañ 'nê, flas(tr)añ 'nê mo(d)-se ha soulaj-hè ar *piqûre*** : Prendre trois feuilles, une contre chaque chose, avec trois plants : Les mélanger, les écraser comme ça et elles soulageaient la piqûre *(Laz)*

**SOULASS / CHOULASS** ['suːləz-s] ['ʃuːləz-s] : [***soulacc*** 1499] ad. ; Sournois (-e)

**Hezh zo choulass** : Il est sournois *(Kolloreg)*

**SOUPIERENN** [(s/z)u'pjeːrən] : [***soupierenn*** 1992] n.f. (pl. **-ou** [supje'rɛnu]) ; Soupière (cf. **POD-SOUBENN**)

**Drailhet vije bar(a) in tammou bihen war ar soupierenn** [zu'pjeːrən] **ahe his-se ha' vije trempet ga laezh** : On émiettait le pain sur la soupière là comme ça qu'on trempait avec du lait *(Skrigneg)*

**SOUPLAAD / SOUTAAD** [su'plɑːd-t] [zu'tɑːd-t] : [***soublaat*** 1732] vb. ; (s') Assouplir

**Ba'r wrac'hell, war bern id blam dê da soutaad, da veleiniñ** : Dans la meule, sur le tas de blé pour qu'elles s'assouplissent, pour qu'elles mûrissent *(Pleiben)*

**SOUPLEED / SOUPALED** [zu'pleːd-t] [zu'pɑːl(əd-t)] : [***soubleët*** 1732] ad. ; Calmé (-e) / Radouci (-e)

◆ Calmé (-e) ; **Ma bikè ur wenaienn ah(e), ma peus c'hoant, c'hwi flas(tr)e 'nèi un tamm ha frot ! Ha soupal(ed) dazhtu ar *piqûre* !** : Si une abeille piquait là, si tu veux, tu l'écrasais (le plantain) un peu et tu frottais ! Et ça calmait de suite la piqûre ! *(Laz)*

◆ Radouci (-e) ; **Ken vé diskénn(e)t an heol, vé soupleed an de, vé ket ken tomm kin** : Jusqu'à ce que le soleil ait décliné, le jour radouci, il ne fait plus aussi chaud *(Laz)*

**SOUPSONAÑ** [sup'sɔ̃nə] : vb. ; Soupçonner (cf. **TAMALIÑ**)

**Ha pé oaint erruet, neugn goullet gantañ ma soupsone un dèn menneket** : Et lorsqu'ils arrivèrent alors, ils lui demandèrent s'il soupçonnait quelqu'un *(Kergrist)* ; **Oh ya, mi soupsona Louise !** : Oh oui, je soupçonne Louise ! *(Kergrist)* ; **Kar den e-bed, panver nôa skrivet, eh beñ vïe bet soupsonet sur** : Car personne, sans qu'il n'ait écrit, eh ben il aurait été sûrement soupçonné *(Kolloreg)* ; **Ha setu noa ket soupsonet hañi e-bed (a-)hend-ell pegur noa ket mann e-bed da (e)n-om reprochiñ (a-)hend-ell maes-hi** : Et donc il ne soupçonna personne d'autre puisqu'il n'avait rien à se reprocher autrement à part envers elle *(Kergrist)*

**SOURD / SORD** ['zurd-t] [sɔrd-t] : [***sourt*** 1499 (cf. vx. fr. *sort*)] n.m. (pl. **-ed** ['zurdəd-t] ['sɔrdəd-t]) ; Salamandre

**Ha ga c'hwezh ar jistr, ar sourd a'h a d'an nec'h ga'r varrikenn hag a goue barzh** : Et à cause de l'odeur, la salamandre monte sur la barrique et tombe dedans *(Skrigneg)* ; **Ba'r voutailh vé laket ur sourd, petraman ur gwlesker pe un nàer hag a vije laket boesson war'naoñ** : On met une salamandre dans la bouteille, ou-bien une grenouille ou une vipère et on ajoutait l'alcool *(Skrigneg)* ; **Ur stalvêr, 'velt ur sourd (ne)med-seped hezh so rous-du 'velt un àer hag ar sourd so mer'n ha du ! Ha moannac'h é !** : Un triton, comme une salamandre si ce n'est qu'il est brun comme une vipère alors que la salamandre est jaune et noire ! Et il est plus mince ! *(Skrigneg)* ;

**SOURIKAL** [su'rikəl] : [***chourica*** 1716] vb. ; Grincer (Roue de charrette)

**Sourikal ra ar c'harr, poent é lardo (a)naoñ** : La roue de la charrette grince, il est temps de la graisser *(Kergrist)*

**SOURSENN** ['zursən] : [***sourcen*** 1633] n.f. (pl. **-ou** [sur'sɛnu]) ; Source

**Beñ ma vije ur veunteun pe ur soursenn ba'n tu-nec'h deus ar park** : Ben s'il y avait une fontaine ou une source dans le haut du champ *(Plouïe)*

- **Soursenn greñw** : Source abondante ; **'Vel amañ gi-m(añ) ba'r penn-traoñ da kêr zo ur soursenn ha' zo kreñw ha seto oa deve(zh)iou 'vi(d) peb fermer dé dap(ed) an dour !** : Comme ici dans le bas du village, il y a une source et qui est abondante et donc il y avait des journées pour chaque fermier pour prendre l'eau ! *(Sant-Wazheg)*

**SOURSÏAL** [sur'sijəl] : [***sourcyal*** 1732] vb. ; Soucier

**Ga'n dra-he teu ar boued dê ha vé ket red da 'n-om soursïal deus an dra-he** : Ça leur apporte la nourriture et il n'est pas nécessaire de se soucier de ça *(Skrigneg)*

**SOURS** [surs] : n.m. (pl. **-ou** ['sursu]) ; Source

**Ha ma digass(et) ar bomp d'ar bomperien ha pad an amz(er)-s(e) ar sourss mamp digasset diga'r feunteun** : Et j'avais amené la pompe aux pompiers, pendant ce temps-là nous avons amené la source par la fontaine *(Speied)*

**SOUSAÑ / SOUÏÑ / SOUÏSSAÑ** [su:zə] [zu:i] [su'is(ə)] : [***souza*** 1876] vb. ; Reculer

✗ *syn.* : ***kulañ, rekulañ*** ; & *cf.* : ***a-souïss-a-dreñw***

**Souïss !** : Recule ! *(Skrigneg)* ; **Sousañ ar gaseg** : Reculer la jument *(Berrien)* ; **Sous an oto (e)ta !** : Recule donc la voiture *(Plouïe)* ; **Hag ar gaseg a ouïe souiss ba breiou ar c'harr hañ ! Ha oa ket emm da ziskiñ 'nèi alïes hag a'h ee trankil** : Et la jument savait reculer dans les brancards de la charrette hein ! Il n'était pas nécessaire de lui montrer souvent et elle allait tranquillement *(Skrigneg)*

- **Distroiñ da souiñ** : Se retourner en arrière ; **Ha 'n tamm heñi-gozh fall neuhe 'tistroiñ da souiñ !** : Et cette vieille saleté qui alors se retourne en arrière ! *(Laz)*
- **Souïss a-dreñw da *udb.*** : Reculer *qqchose* : **Blam se é gwelloc'h souïss (a-)dreñw d'ar fil** : C'est pourquoi il est préférable de reculer le fil *(Kallag)*

**SOUTENIÑ / SOUTEN** [su'te:ni] ['zutən] : [***souteniff*** 1499] vb. ; Soutenir (cf. **HARPAÑ** ; **SINTRAÑ**)

**Med ma vis(e) soutenet mad, oa ket emm eizhte 'benn hadlañsou war'naoñ** : Mais si c'était bien soutenu, il n'y avait besoin d'une huitaine avant de relancer le travail *(Lokarn)* ; **Ur voutik a vefe gouest da bêo ur mevel, ur mevel mad heñ ! Pass ur c'hlasker-grilhed ! Un dèn ha' zo gouest da ramplass ar mestr, ahe (e)ma ar voutik zo gouest da souten da ma joñj din-me** : Une exploitation qui pourrait payer un valet, un bon valet hein ! Pas un chercheur de grillons ! Une personne capable de remplacer le patron, c'est là l'exploitation que l'on peut soutenir à mon avis *(Lannedern)*

**SOUVANTRÏERENN / SOUVANDRÏERENN / JOUVANDENN / JUVENDRÏERENN** [(s/z)uvɑ̃n(t/d)ri'ɛrən] [ʒu'vɑ̃ndən] ['ʒyɑ̃ndᵊn] [ʒyvɛndʳi'ɛrən] [ʒwɛndʳi'ɛrən] : n.f. (pl. **-ou** [(s/z)uvɑ̃n(t/d)riɛ'rɛnu] [ʒyvɛndʳijɛ'rɛnu] [ʒwɛndʳijɛ'rɛnu]) ; Sous-ventrière

**Ur juvendrïerenn dindan e gov hag un tosser war e gein** : Une sous-ventrière sous le ventre, et une dossière sur le dos *(Skrigneg)* ; **Kolierou, ur bass hag ur c'hulier, un tosser hag ur jouvandenn** ['ʒyɑ̃ndᵊn]**…** : Des colliers, une sellette d'attelage et un avaloir, une dossière et une sous-ventrière *(Skrigneg)* ; **Ar souvandrïer'nn** [suvɑ̃ndri'jɛ.rn] **vé lak(et) d'ar jô (e)vid ampech ar c'harr d(a) skour pé vé re béc'h-dreñw !** : On met la sous-ventrière à la monture pour empêcher la charrette de verser lorsqu'il y a trop de charge arrière ! *(Speied)* ; **Ar souvañtrïerenn, hoñzh vïe ba didan ar c'hov, setu mod-se jomee ar c'holier, petram ar bass hag ar machin vé war o c'hein** : La sous-ventrière, elle était sous le ventre et donc comme ça le collier restait, ou-bien le bât et le machin qui est sur leur dos *(Plonee)*

**SOVAJ / CHOVAJ** ['(s/ʃ)o:vaʃ] : [***sauvage*** 1732] n.m. (pl. **-ed** ['(s/ʃ)o'vɑ:ʒəd-t]) ; Sauvage

**Na ket bet owen da zond, med ni n'omp ket chovajed heñ !** : Il n'eût pas peur de venir, mais nous ne sommes pas des sauvages hein ! *(Poullaouen)*

**SOVAJ / CHOVAJ** ['so:vəʒ-ʃ] ['ʃo:vəʒ-ʃ] : [***sauuag*** 1612] ad. ; Sauvage / Non cultivé (-e)

**Chovaj-net an amzer !** : Le temps est super sauvage ! *(Poullaouen)* ; **Set' gwel a ret ba'r jerdin vihen sovaj amañ ?** : Donc vous voyer ici dans ce petit jardin sauvage ? *(Pluskelleg)* ; **Diwall dïonte, gwraet diwall e-bed dïonte, med ar re-s(e) so plantennou sovaj toud !** : Y faire attention, on n'y faisait aucune attention, mais c'était toutes des plantes sauvages ! *(Sant-Nigouden)*

**SOVETAAD / SAVITAAD** [sovɛ'tɑ:d-t] [savi'tɑ:d-t] : [***sovetaat*** 1931] vb. ; Sauver (cf. **SAVETEIÑ**)

**Hag an dra-hè na soveteet aha(no)mp** : Et ça nous avait sauvé *(Skrigneg)* ; **Ga e gontell sovetee un aneval o hond da goueo, kreuñvet ga'r c'hwe** : Munis de son couteau il sauvait un animal tombant, crevé par les flatuosités *(Skrigneg)* ; **Memes-tra ! Pezh so voien d'ober surtoud é la ba peb parres boañgn an dud da savitaad ar pezh so voien da savitaad ha da veviñ trankil barzh, ar re-vras hag ar re-vihen !** : Quand-même ! Ce qu'on peut faire surtout, c'est que dans chaque commune les gens s'efforcent de sauver ce qui peut être sauvé et d'y vivre tranquillement, les grands comme les petits ! *(Lannedern)*

**SOVIÑ** ['so:və] : [***sauvein*** 1744] vb. ; Sauver (cf. **SOVETAAD / SAVETEIÑ**)

**Sovet oa** : Il était sauvé *(Kleden)* ; **Neu'n e vis(e) sovet an ed memes-tra paotr !** : Alors mon garçon le blé était quand-même sauvé ! *(Kareis)* ; **(A-)wechou pé vé ur serten traou sov an dud** : Parfois lorsqu'une certaine chose

sauve les gens *(Motre)* ; **Bet disket gad un', marw heñw bremañ ha hezh zo un dèn neus sov(et) n'ounn ket ped dèn dre ahe his-se ! Kalz dud ! Ha oa-ñw deus Mêl-Kareis** : Appris par un, il est mort maintenant et c'est un homme qui a sauvé je ne sais combien de personnes là-même ! Beaucoup de gens ! Il était de Maël-Carhaix *(Plouïe)* ; **Ar bern plous neus ket bet mann e-bed 'nèoñ, ar bern plous oa mad oa, na ket bet nitra e-bed (a)nèoñ, pugur oa gallet sov (a)nèoñ gad ar c'ha(rr)di** : Le tas de paille n'a rien eu, c'était le bon tas de paille, il n'avait rien eu, puisqu'on avait pu le sauver ainsi que la remise *(Speied)*

**SOWL** [zowl] : [vx. br. ***sobl***] coll. ; Chaume

**Oh devet é bet ! Displantet é bet ha ga koat da harz toud ar sowl 'holeiñ an dra-s(e)... Traou ha negn ket padet !** : Oh ç'a été brûlé ! Ç'a été arraché, c'était du bois pour protéger toute la chaume qui couvrait ça... Des trucs qui n'ont pas duré ! *(Kergloff)* ; **War-lerc'h ar voenn vïent kass(e)t dé beuriñ ba'r parkeier ha war-lerc'h an ed vïent kass(e)t da frot(añ) o musellou deus ar sowl 'e** : Après la fenaison on les envoyait paître dans les champs et après les blés on les envoyait aussi frotter leur museau à du chaume *(Karais)*

**SOWZANAÑ** [(s/z)ow'zɑ̃:nə] : [***saouzanaff*** XVI^e] vb. ; (se) Désorienter / (s') Égarer

✗ *syn.* : ***fourmiñ, koll (e ardremmes, e oremus, e remz), penndrôelliñ, pennsowtin***

➢ **Mond war sowzanañ** : Se désorienter ; **Aet é war sowzanañ** : Il est désorienté *(Speied)*

**SPAHAÑ / SPAHAÑ** ['spɑ:h(ə)] ['spɑ:hi] : [***spazaff*** 1499] vb. ; Châtrer / Castrer

✗ *syn.* : ***troc'hañ***

**Ur marc'h voa un' vïe spahet** : Un « marc'h » c'était celui qui était castré *(Pleiben)* ; **Spahet é ar marc'h hag an eubeul** : Le cheval et le poulain sont castrés *(Plouïe)*

➢ **Spahañ melc'h(w)ed** : Châtrer les limaces (les couper en deux) ; **Aet é da spahañ melc'hed** : Il est parti châtrer les limaces *(Plouïe)* ; **Heñ n'é ket mad, heñ n'é ket tueed ! N'é ket mad memes da spah ar melved !** : Il n'est pas bon, il n'est pas doué ! Il n'est pas même pas bon pour châtrer les limaces ! *(Skrigneg)* ; **Med ! Me zo sur n'é ket braw spahiñ ar melved, ar c'hontrel 'n-hi(n)i é : Beañ tueed ! Gav ket dit ?** : Mais ! Je suis sûre que ce n'est pas évident de châtrer les limaces, c'est le contraire : Être doué ! Tu ne trouves pas ? *(Skrigneg)*

**SPALFER** ['spalfər] : n.m. ; Épervier (cf. **SPARFELL**)

**SPANELL** ['spɑ̃:nəl] : [***spanell*** XVI^e] n.f. ; Spatule

**SPANNED** [s'pɑ̃nəd-t] : n.m. (pl. **-ou** [spɑ̃'nè:du]) ; Pale (d'hélice)

✗ *syn.* : ***pannel***

**Toullet vise ar vazh dre ahe his-se ha gwraet spannedou da lakad warni ha gad ur fissellenn neuhe vise laket war ar penn deusoutoñ ha vije chechet war hezh neuhe ha hezh a dro ha hezh a dro ha hezh a dro, he neuhe vijemp tornañ ga'n dra-se** : On perçait le bâton par là-même et on faisait des pales pour mettre dessus, et munis donc d'une ficelle on le mettait sur le bout et on tirait donc dessus, et ça tourne, ça tourne et ça tourne, on se battait donc avec ça *(Plouïe)*

**SPARFELL / SPARVELL / SPALFER** ['sparfəl] ['sparvəl] ['spalfər] : [***sparfel*** 1499] n.m. (pl. **-ed** [spar'fɛləd-t] [spar'vɛləd-t]) ; (**- moan**) Épervier / (**- bras**) Buse

**Ar sparvell bras vé alïes (a-)us d'ar wantenn é troiñ uhel-mat** : La buse tourne souvent bien haut au-dessus du vallon *(Poullaouen)* ; **(E)vel ur làer, ar sparfell moan é hedal** : Comme un voleur, le mince épervier guettant *(Poullaouen)* ; **E dapadenn d'ar sparfell** : Sa proie à l'épervier *(Poullaouen)* ; **Ma zad neus owen deuh ar sparfell ba'h ar mene !** : Mon père a peur de la buse en montagne ! *(Skrigneg)* ; **Wichou weler ar sparfell moan chom 'bos en aer heb fiñval** : On voyait parfois l'épervier faire du surplace en l'air sans bouger *(Poullaouen)* ; **Un taol beg kamm diga'r sparfell** : Un coup de bec crochu de par l'épervier *(Poullaouen)*

**SPARFELLAÑ / SPARVELLAÑ** [spar'fɛlə] [spar'vɛlə] : vb. ; Déployer (ramure des arbres)

**Sparfellet ar gwe amañ** : Les arbres ont ici une belle ramure *(Plouïe)*

**SPARL** [sparl] : [vx. br. ***sparll***] n.m. (pl. **-ou** ['sparlu]) ; Palonnier

**Ar sparl oa ur pezh koat ga krèjer deusoutoñ** : Le palonnier était une pièce de bois munis de crochets *(Skrigneg)* ; **Ar sparl oa koat ya hag ar marichal ree ar pennou evid lak ar chadennou** : Le palonnier était en bois oui et le maréchal-ferrant faisait les bouts pour y mettre les chaînes *(Plonee)* ; **Deuh an alar oa ur c'hrap hag un tamm chadenn koste, na vïe kime lakad ar sparl da grogo ba'r re-he ha henn(ezh) na mailhou bras, (e)vel (e)maoc'h é lared** : Sur la charrue se trouvait un crampon et un bout de chaîne de côté, on n'avait qu'à les accrocher au palonnier, et il avait de grands maillons, comme vous dites *(Plonee)* ; **Beñ an dow chô vïe kost-ha-kost ga'r sparl, heñw vïe staget deuh an alar, sete pé yee ar c'heseg war ar raog, an alar yee ba'n douar** : Ben les deux chevaux étaient côte à côte avec le palonnier, il était attaché à la charrue et donc quand les chevaux avançaient, la charrue allait dans la terre *(Plonee)* ; **Beb jô neus ur sparl bihen ha vé stag ar jujou deus ar sparl bihen hag an dow sparl bihen vé staget deus ar sparl bras** : Chaque cheval avait un petit palonnier et on attache les traits au petit palonnier et les deux petits palonniers sont attachés au grand palonnier *(Kleden)* ; **Ah ya pé vise ar sparl ya, pe vïer (é) troiñ douar, pé vïer deuh an alar, vïe daw kaoud ar sparl hag ar fres** : Ah oui quand il y avait le palonnier oui, quand on charruait la terre, quand on était à la charrue, il fallait avoir le palonnier, et la herse

*(Plonee)* ; **Ha goud(e)-se neu'n ar sparl bras oa ur gid ha heñzh é ar regulater** : Et donc ensuite le grand palonnier était le guide et c'était le régulateur *(Kleden)* ; **Deus ar sparl vise staget ar jujou da zond deuh ar c'holier** : On attachait les traits au palonnier pour venir au collier *(Plonee)* ; **Hemañ é ar go(n)tell, hemañ é ar soc'h, hemañ é ar breiou hag amañ vise laket ur sparl** : Lui c'est le coutre, lui le soc, ça c'est les brancards et ici on mettait un palonnier *(Berrien)* ; **Ar sparl vise laket dow geseg kost-ha-kost ha dow-all a-raog, pe(va)r geseg vise laket war an ar** : Le palonnier on mettait deux chevaux côte-à-côte et deux autres devant, on mettait quatre chevaux à la charrue *(Berrien)* ; **Oa stag ar jujou deus ar c'holier hag ar jujou oa staget deus ar sparl bihen** : On attachait les traits au collier et les traits étaient attachés au petit palonnier *(Kleden)* ; **Deuh ar grifon ha deuh ar vrès vije ur sparl ha vije laket an tretou stag deuh ar sparl, ar c'heseg a zelc'he 'nê eñwn mo(d)-se** : Il y avait un palonnier fixé au griffon et à la herse et on accrochait les traits au palonnier, les chevaux les gardaient ainsi droits *(Skrigneg)* ; **Ha (e)tre bep-heñi, deus ar sparl vis(e) ur varr(e)nn-hou(a)rn ha' relïè toud ar manèj ! Hag a harzè ar c'heseg d'ond (d)indanne, ar c'heseg vise staget ba'r penn** : Et entre chacun, il y avait une barre de fer reliée au palonnier qui reliait tout le manège ! Et qui empêchait les chevaux d'aller dessous, les chevaux étaient attachés au bout *(Karais)*

**SPARLAÑ** ['sparlə] : [***sparla*** 1659] vb. ; Barrer / Embarrer / Neutraliser

**Un eubeul gouest da sparlañ forz piw** : Un poulain (gars) capable de neutraliser n'importe qui *(Poullaouen)*

**SPARSIAT** ['sparsjəd-t] : n.m. (pl. **-ou** [spar'sjatu]) ; Spartiate

**E dreid noazh ba sparsiatou** : Ses pieds nus dans des spartiates *(An Uhelgoat)*

**SPEAD / SPEIED / SPEROD** ['speːəd-t] ['spejəd-t] ['speːrəd-t] : [sing. ***spezadenn*** 1499] coll. (sing. **-enn** [spe'ɑːdən] [spe'jeːdən] [sper'oːdən]) ; (des) Groseilles à maquereau

**SPEG** ['speːg-k] : [vx. br. ***pec*** ; ***speg*** 1878] n.m. ; Colle

- **Kaoud speg deus e visïed** : Être cleptomane ; **Hezh neus speg deus e visïed** : C'est un cleptomane (mot-à-mot : il a de la colle aux doigts) *(Plouïe)*

**SPEGAÑ** ['speːgə] : [***spegañ*** 1970] vb. ; Coller

**An dra-he vije gwraet ga un tamm kaoutchou, me n'onn ket pe-naos vije speget, neuhe vij(e) ket ka(v)et chutellou, 'vi(d) dre-amañ !** : C'était fait d'un bout de caoutchouc, je ne sais pas comment il était collé, on ne trouvait alors pas de tétines, pour ce qui est de par ici ! *(Skrigneg)*

- **Spegañ un droiad war'nèi** : Tirer un coup avec elle *(Poullaouen)*

**SPEGÉRES** [spe'geːrəz-s] : [***spegeres*** 1992] n.f. ; Gaillet gratteron (botanique)

✗ *syn.* : ***stagéres, trik***

**SPERED** ['speːrəd-t] [sperd-t] : [***speret*** 1499] n.m. ; Esprit / Jugeote / & **SPEREDOU / SPEREJOU** [spe'reːdu] [spe'reːʒu] : n. pl. ; Esprits / Personnes intelligentes

✗ *m. comp.* : ***poan-spered***

**Ur spered flaw** : Un esprit inconsistant *(Poullaouen)* ; **Ur spered lemm** : Un esprit vif *(Plouïe)* ; **Ba'n e soñj, pe ba e spered, pe ba e stumm fell daoñ be ar gwellañ dalc'h-mad** : Selon lui, ou dans son esprit, ou dans sa manière d'être il faut qu'il soit constamment le meilleur *(Plouïe)* ; **Tud un tamm bihen klei, sete neugn ket kalz spered da hoûd pe-naos vé labouret** : Des gens un peu gauches qui n'ont donc pas beaucoup de jugeote concernant la manière de travailler *(Lokmarïa)* ; **Daw é goull, mod-all teu ket choñj doc'h ba ho spered...** : Il faut demander, sinon ça ne vous vient pas à l'esprit... *(Laz)* ; **Re ankeniet oa ma spered** : Mon esprit était trop angoissé *(An Uhelgoat)* ; **An dra-he na trubuilhet ma spered** : Ça avait troublé mon esprit *(An Uhelgoat)* ; **Direnket ma spered ga'n nec'hamant an de-se** : Mon esprit dérangé par l'inquiétude ce jour-là *(An Uhelgoat)* ; **O(be)r owen d'ar sperejou fall** : Faire peur aux mauvais esprits *(An Uhelgoat)* ; **Oh ! Jilowet ket (a)naoñ, hemañ é trôet e spered !** : Oh ! Ne l'écoutez pas, son esprit a tourné ! *(An Uhelgoat)* ; **Tourmantet oa ma spered ga'r joñj-se** : Mon esprit était tourmenté par cette idée-là *(An Uhelgoat)* ; **Dïatrediñ ar sperejou** : Débarrasser les esprits *(Poullaouen)* ; **Ha heñ na spered a-walc'h hag ar re-gozh na komprenet** : Il avait assez de jugeote et les vieux avaient compris *(Skrigneg)* ; **An dra-he zo bet chomet ba'h ma spered !** : Ça m'est resté en mémoire ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! Hunv(r)eet-mat meus 'vi(d)-noñs 'hat ! Aet oa mé sper(e)d n'ounn ket dé b(e)-lec'h tre** : Oh ! J'ai sacrément bien rêvé cette nuit, tiens ! Mon esprit est parti je ne sais où *(Kleden)* ; **Ar ganowennou zo bet chomet ba'h hi spered hañ ! Heñ ? Ha goulskoude eh didoñ ! Triwec'h la neus bet ha pevar-ugent !** : Les chansons sont restées dans son esprit ! Hein ? Et pourtant eh dis donc ! Elle a eu quatre-vingt-dix-huit ans ! *(Skrigneg)* ; **Med ar vamm oa deus Pleiben, na ur c'hoef Pleiben, set' ar mod-se oa-i ket ba'r spered Dardoup tre** : Mais ma mère était de Pleyben, elle avait la coiffe de Pleyben, ainsi donc elle n'était pas tout à fait dans l'esprit Dardoup *(Lannedern)* ; **Hag ar mod-all vé gwir 'ha ?! Meus chañs a vé ket gwir dalc'h-mad, kar a-wichou n'ounn da be-lec'h 'h a hom spered, kara ?** : Et sinon c'est vrai ?! J'ai de la chance que ce n'est pas toujours vrai, car parfois je ne sais où vont nôtre esprit, n'est-ce pas ? *(Skrigneg)* ; **Difer's, med ba'r spered oa ket memes-mod, ba'r mod da vadinañ, tud Plone a vadine deus toud an traou !** : Différent, mais ce n'est pas pareil dans l'esprit, dans la façon de plaisanter, les Plonévéziens plaisantaient sur tout ! *(Lannedern)* ; **Me(d) ar vugwal(e) d'ar mar(e)-t(e), ar re-h(e) na spered d'o(be)r traou ! – Me(d) oa ket traou-all, set(e) nïent ket gwraet 'è** : Mais les enfants à cette époque, ils avaient de la jugeote pour créer ! – Mais il n'y avait rien d'autre, donc ils n'auraient pas fait non-plus *(Plonee – Kolloreg)*

- **Be e(rr)o cheñchet e spered** : Être d'une autre mentalité ; **An dra-he zo 'vid tud hag é e(rr)i cheñchet o spered ! N'é ket possubl lar omp é selled deuh an dra-he ! N'eus na moueñ na lost !** : Ça c'est pour des gens qui sont d'une autre mentalité ! C'est pas possible que nous soyons en train de regarder ça ! Ça n'a ni queue ni tête ! *(Skrigneg)*
- **Boud ajet war e spered** : Être inattentif *(Kergrist)*
- **Dond dre vertu ar Spered Santel** : Venir (au monde) par la force du Saint Esprit (sans père) ; **Oh ! Ma vaotrig-powr ! Hezh so deut dre vertu ar Spered Santel** : Oh ! Mon pauvre petit ! Il est venu (au monde) par la force du Saint Esprit *(Plouïe)*
- **É nijal (e)ma e spered d'an neñw** : Il est dans la lune (mot-à-mot : Son esprit vole dans les cieux) *(Plouïe)*
- **Kaoud spered walc'h da** : Avoir la présence d'esprit de ; **Na ket spered walc'h neu'n da gompren lar oa gleet daoñ 'h o(be)r intañsïon toud ar pezh a lare ar re-gozh 'è** : Il n'avait alors pas la présence d'esprit de comprendre qu'il fallait aussi faire attention à tout ce que les anciens disaient *(Kergloff)*
- **Lakad traou ba spered *ub.*** : Mettre des choses dans la tête de *qqn.* ; **Laket traou ba o spered sertenamant, med hañw pé n'oa-ñw ket gouest da labourad, beñ 'n-om zeb a ree !** : Des choses mises dans la tête des gens certainement, mais il n'était pas capable de travailler, ben il se bouffait de l'intérieur *(Plonee)*
- **Spered-lutun** ['spe.r(ə)d'lytyn] (pl. **sperejou-lutun** [spe're:ʒu'lytyn]) ; Esprit de débrouillardise ; **Nin na sperejou-lutun, nin ree toud hoñ c'hoarïellou toud ba hoñ benn !** : Nous avions l'esprit de débrouillardise, nous créions absolument tous nos jeux dans nos têtes ! *(Plonee)*

**SPEREDED** [spe're:dəd-t] : [***speredet*** 1854] ad. ; Intelligent (-e)

✗ *syn.* : ***intellijant***

- **Sepereded-bras** : D'une grande intelligence ; **Un' deusoute voa aet 'vel marichal ba Idern ahe hag hezh voa deut 'benn da fabrikañ, neuhe voa speredet-bras ! Hag a nôa gwraet an (dr)a-he, nôa laket ar breuvè ha-toud warn'nèi** : L'un d'entre eux fut parti comme maréchal-ferrant là à Édern et il réussît à fabriquer, il était alors d'une grande intelligence ! Et il avait fait ça, il avait mis un brevet et tout dessus (vannette) *(Pleiben)*

**SPERN** [spɛrn] : [gaul. ***sparno*** ; ***spern*** 1426] coll. (sing. **-enn** ['spɛrnən] sing. pl. **-ennou** [spɛr'nɛnu]) ; Épines

**Me(d) meus ket gwel(e)t laka(d) tan na laka(d) spern tro an divich(er)** : Je n'ai pas vu mettre le feu ni mettre des épines autours des jambes *(Plouïe)*

- **Glô hag heol koste Poullaouen / Koue an diaoul o sec'ho war ar spern** : Pluie et soleil du côté de Poullaouen / La lessive du diable qui sèche sur les épines *(Poullaouen)*

**SPERN-DU** ['spɛrn'dy.] : [***spern du*** 1732] coll. ; Prunelliers

**Ha neu'n pé vise ar fleur 'tond ba'r spern-du ! Neu'n vise yin ! Petramed pé vise mouchet ar sent !** : Et alors lorsque les prunelliers devenaient en fleur ! Alors il faisait froid ! Ou-bien lorsqu'on voilait les saints ! *(Lokarn)*

**SPEROD** ['spe:rəd-t] : coll. ; (des) Groseilles à maquereau (cf. **SPEAD**)

**SPESSIAL** ['spesjəl] : [***special*** 1499] ad. ; Spéciale / Spécialement / Spécialisé (-e) / Spécifique / Particulier (préféré)

**Un ti spessial** : Un centre spécialisé *(Berrien)* ; **An derw oa spessial** : Le chêne était particulier *(Kleden)* ; **Moa ket heñi spessial e-bed** : Je n'en avais aucun de particulier (préféré) *(Duod)* ; **N'é ket red beañ spessial, 'vel vé laret** : Ce n'est pas obligatoire d'être spéciale, comme on dit *(Skrigneg)* ; **Ya, med pass un hano spessial deus ar lann heñ !** : Oui, mais pas un nom spécifique pour l'ajonc hein ! *(Kleden)* ; **Ur blas un tamm bihen spessial un tamm, me(d) me ga(v)e mad 'nèoñ 'è !** : Un goût un tout petit peu spécial, mais moi je la trouvais bonne aussi (la bouillie) *(Brennilis)* ; **An dra-he oa spessial (e)vid tennañ mouded, ar re-he droc'he 'vel ur rasouer** : C'était spécialement pour extraire la tourbe, elles coupaient comme un rasoir *(Brennilis)*

**SPESSIALAMANT** [spesja'lɑ̃mən] : ad. ; Spécialement

**Spessialamant gwraet (e)vite** : Fait spécialement pour eux *(Poullaouen)*

**SPESSIFÏAÑ** [spesi'fijə] : [m. br. ***specifia***] vb. ; Spécifier

**Ur vil(in), vije ket spessifiet « pate », nann** : Un hachoir, on ne spécifiait pas « à viande » (pâté), non *(Skrigneg)*

**SPEURADENN** [spør'ɑ:dən] : n.f. ; Couloir cloisonné

**Amañ 'gi-mañ oa ar speuradenn da zond ha d'ond maes deuh an ti, an nor oa a-goste ene ar mod-se** : Ici-même il y avait le couloir cloisonné pour rentrer et sortir de la maison, La porte était de côté là-bas comme ça *(Kolloreg)*

**SPEURENN** ['spø:rən] : [***speur*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [spø'rɛnu]) ; Cloison

**Dreñw ar speur(e)nn pugur ba toud an tïer vïe ur speur(e)nn hañ gwech-all** : Derrière la cloison puisque il y avait autrefois une cloison dans toutes les maisons hein *(Lokmarïa)* ; **Toud ha nïe ur speur(e)nn hag an daol oa dreñw ar speur(e)nn** : Toutes avaient une cloison et la table était derrière la cloison *(Lokmarïa)* ; **Ya, kich an nor, daon 'vat ya ! Hag an daol da zibiñ oa dreñw ar speur(e)nn** : Oui, à côté de la porte, ah oui ma foi ! Et la table à manger était derrière la cloison *(Lokmarïa)*

**SPILH** : [***spil*** 1716] n.f. (pl. **-ou** ['spiʎu]) ; Épingle

**Spilhou, gwlan, neud ha me oar petra c'hoazh…** : Des épingles, de la laine, des fils et que sais-je encore… *(An Uhelgoat)*

**SPILHENN** ['spiʎən] : [***spillenn*** 1499] n.f. ; Épingle

**Hag hi da gerc'had ur spilhenn ha toull (a)nê toud** : Elle prit une épingle et les troua tous *(Sant-Hern)* ; **Hag a vije laket ur spilhenn daoñ war i rewr ha lak(et) un neudenn deusountoñ** : Et on lui mettait une épingle sur le cul et un fil *(Skrigneg)* ; **An tam(ou)es, an heñi finnañ-toud v(o)a, an heñi bihannañ gan ar foñs toullou spilhenn, nitra kin, hezh v(o)a (e)vid tamouesañ pé vije gwraet youd-arsiled !** : Le tamis, c'était le plus fin de tous, le plus petit avec le fond en trous d'épingle, que dalle, c'était pour tamiser lorsqu'on faisait de la bouillie d'avoine ! *(Pleiben)*

**SPILHOU MAMM-GOZH** ['spiju mɑ̃m'goːz-s] : n. pl. ; Pélargonium(s) (petite fleur rouge/rose que l'on trouve partout en Bretagne)

**SPINAÑ** ['spiːnə] : [***spina*** 1716] vb. ; Effleurer / Imposer les mains (guérisseur)

- **Spinañ deus an daroued** : Guérir des dartres en imposant les mains *(Plouïe)* ; **Me meus choñj mad gwel ur voèreb da ma za-kozh ha spine deus an darouedenn** : Je me rappelle bien voir une tante de mon grand-père qui guérissait de la dartre *(Plouïe)* ; **Me n'ouzon ket petra ree hezh, pe-sort mod a ree hag a vije spinet deus an darouedennou** : Je ne sais pas ce qu'il faisait, comment il faisait et on guérissait les dartres en imposant les mains *(Plouïe)* ; **Be oa bet spinet deusoute, be oan bet 'wel un diskonter** : On m'avait guéri d'elles, j'étais allé voir un guérisseur *(Plouïe)*

**SPLANN** [splɑ̃n] : [***splann*** XV[e]] ad. ; Clair / Évident

**An dra-he zo splann !** : C'est clair ! *(Berrien)*

**SPONT** [spɔ̃n-t] : [***spont*** 1499] n.m. ; Frayeur / Peur / & Horreur / ad. Épouvantable

**Ya, med ar c'homersou bihen, se zo ur spont dê !** : Oui, mais les petits commerces, c'est une horreur pour eux ! *(Skrigneg)* ; **Un efed ra, ur spont (e)vel zo gwraet doc'h damaït pé oas aet skôet war an nor ba dreñw ahe** : Ça fait un effet, une frayeur comme on vous a fait tout à l'heure lorsque tu frappas à la porte derrière là *(Kolloreg)* ; **Ya ur spont é memes-tra !** : Oui c'est quand-même épouvantable *(Skrigneg)* ; **Oh ya 'hat ! Oh ! An dra-he oa ur spont, an dra-he oa poeñgnus, poeñgnus, poeñgnus !** : Oh oui ma foi ! Oh ! C'était épouvantable, c'est extrêmement rude !!! *(Ponvel)* ; **Ah ya ! Ar re-he a faot dê kaoud dour hañ ! Hag 'è faot a ra dê pass re heol 'è ! Ar re-m(añ) blij dê petramant te heus spont ahe gis-se !** : Ah oui ! Il leur faut de l'eau hein ! Et il leur faut aussi pas trop de soleil ! Ils aiment et sinon c'est l'horreur là comme ça ! *(Skrigneg)*

- **Ur spont é memes-tra !** : (par exagér.) C'est quand-même effrayant ! ; **Oh ! Pa 'h añw da joñjal barzh : Ur spont é memes-tra !** : Oh ! Quand j'y pense : C'est quand-même effrayant ! *(Skrigneg)*

**SPONT** ['spɔ̃n-t] : [***spont*** 1867] ad. ; Épouvantable

**Spont é memes-tra ! Memes vije ket rôet da Bask dit ma n'ees ket a-wichou d'an afer(e)nn** : C'est quand-même épouvantable ! Même on ne donnait pas ta communion si parfois tu n'allais pas à la messe *(Skrigneg)* ; **Med bremañ (e)maint beuet o-hun 'è ! Pé wel an nén pe-naos a (e)maint, med spont é** ['spɔ̃nde] **kara ?** : Et maintenant ils sont inondés eux aussi ! Lorsqu'on voit comment ils sont, mais c'est épouvantable n'est-ce pas ? *(Skrigneg)*

**SPONTADENN** [spɔ̃n'tɑːdən] : [***spountadenn*** 1723] n.f. (pl. **-ou** [spɔ̃nta'dɛnu]) ; Frayeur

**Med oa ket echu ar spontadennou c'hoazh !** : Mais ce n'en était pas encore terminé des frayeurs ! *(An Uhelgoat)* ; **Med memes-tra mamp bet ur spontadenn pegur soñje demp vijemp ket a-benn da lao an tan** : Mais nous avons quand-même eu une frayeur puisque nous pensions que nous n'aurions pas réussi à éteindre le feu *(Plouïe)*

**SPONTAÑ** ['spɔ̃ntə] : [***spontaff*** 1499] vb. ; Effrayer / Épouvanter / & p.p. Chétif (-ve)

**Ar re-yowank, spontet ! Partïet toud !** : Les jeunes, effrayés ! Tous partirent ! *(Kleden)* ; **Kustum walc'h on da wel tud, ne oan ket bet spontet** : J'ai assez l'habitude de voir du monde, je ne fus pas effrayé *(Sant-Nigouden)* ; **Ma'g é spontet neus gwraet ur skrijadenn** : S'il a été effrayé il a poussé un cri *(Skrigneg)* ; **Ha ahe zo 'vel un dèn spontet ahe ! A vé gwel(et) an Ankou** : Et il y a là comme une personne chétive ! On voit l'Ankou *(Kolloreg)* ; **Ur levitenn gantoñ war e gein, mad da spontañ ar brini** : Une lévite sur le dos, bonne pour effrayer les corneilles *(Poullaouen)* ; **Ga un niñsel war i benn, daon 'vid spontañ an dud** : Munis d'un drap sur la tête, diantre pour effrayer les gens *(Ponvel)* ; **Me(d) gwich-all lod a'h ee da spont' ar re-all mo(d)-se, lak un niñsel war o venn** : Mais autrefois certains allaient effrayer les autres comme ça, en mettant un drap sur la tête *(Skrigneg)* ; **Gwich-all oa ket disk(ed) an dud, houzoh walc'h, vije ket sterd spont' an dud ar mo(d)-se hañ !** : Autrefois les gens n'étaient pas instruits, vous savez bien, ce n'était pas difficile d'effrayer les gens ainsi hein ! *(Skrigneg)* ; **Pudur ar re-m(añ) zo spontet pé nagn klêt 'han(o)h 'tond ahe, med me 'ha ! Zo chomet da zibiñ ma vatates 'è ken eint tomm !** : Puisqu'ils sont effrayés vu qu'ils vous ont entendu venir là, mais moi ma foi ! Suis resté mangé mes patates tant qu'elles sont chaudes ! *(Skrigneg)* ; **Oh bah ! Me 'ha ! N'on ket 'hond da spontañ ar re-m(añ) blam é e(rr)i ar re-he ahe his-se ! Damai vo yin ar patates ! Me 'h a da zibiñ ma lein ! Amañ, ar re-m(añ) zo ur charre gate !** : Oh bah ! Moi ma foi ! Je ne vais pas les épouvanter parce qu'ils sont arrivés là comme ça ! Tout à l'heure mes patates seront froides ! Je vais manger mon dîner ! Ici on fait tout une comédie avec eux ! *(Skrigneg)*

**SPONT-BRINI / SPONTER-BRINI** [spɔ̃n'bri:ni] ['spɔ̃ntər,bri:ni] : n.m. ; Épouvantail

**Heñw 'h o(be)r ur spont-brini** : Et il fit un épouvantail *(Poullaouen)* ; **Me 'n-om welen ket o vouchad d'ar spont-brini oa ba korn ar c'hogn** : Je ne voyais pas faire la bise à l'épouvantail qui se trouvait au coin du feu *(An Uhelgoat)* ; **Ar lapoussed oa digourdi walc'h 'è, ah ya ! Digentañ teuent ket sur pé welent ar sponter-brini ba-kreis ar park, me(d) 'benn fin an dro welent lar vouje ket kin** : Les oiseaux étaient aussi assez dégourdis, ah oui ! Certainement qu'au départ ils ne venaient pas lorsqu'ils voyaient l'épouvantail au milieu du champ, mais en fin de compte ils voyaient qu'il ne bougeait plus *(Skrigneg)* ; **Med laket vis(e) traou da spontañ (a)nê : Sponter-brini, pis(e) plantet perchennou-koat ba-kreis ar park ha gwraet form un dèn blam da harz ar brini da zond da ziskrap(añ) an ed pet(r)a !** : Mais on mettait des trucs pour les effrayer : Épouvantail, tu enfonçais des perches de bois au centre du champ et lui donnais la forme d'une personne pour empêcher les corneilles de venir gratter le blé quoi ! *(Kareis)*

**SPONTUS** ['spɔ̃ntys] : [***spontus*** 1519] ad. ; Effrayant / D'enfer (bruit) / Épouvantable / Effroyable / Fameux (-se) / Incroyable

**An dra-he ree un drous spontus** : Ça faisait un boucan d'enfer *(Plouïe)* ; **Oa bet ur luc'hadenn hag ur skrijadenn spontus !** : Il y eu un éclair et un cri strident effroyable ! *(An Uhelgoat)* ; **Ur c'harnaval spontus da Veurlarje** : Un incroyable carnaval à mardi gras *(An Uhelgoat)* ; **Benn ar fin oa bet strakadou spontus** : Au final il y eut des éclats effroyables *(An Uhelgoat)* ; **Un' ha' na gwraet din un druegezh spontus** : Un être qui m'avait fait affreusement pitié à voir *(An Uhelgoat)* ; **Ur meus spont(u)s !** : Un repas fameux ! *(Skrigneg)* ; **Ar Sant-Brïeg ahe vise avalou mad, Sant-Brïeg Ru ! Ar reñ-s(e) ree jistr, med spontus !** : Les [pommes] Saint-Brieuc là, c'étaient de bonnes pommes, Saint-Brieuc Rouges ! Elles faisaient du cidre, mais excellent ! *(Kareis)*

- **Bras-spontus** : Immensément grand (-e) ; **An dow Vreton na savet ur mell bern koat, heñzh oa bras-spontus, ur monumant** : Les deux Bretons avaient élevé un énorme tas de bois, il était immensément grand, un monument *(Kleden)*
- **Truegus-spontus** : Effroyablement pitoyable ; **Hete vïe Senegaleed 'tond hardi ha hègn hope o mamm ba o langach 'e... Ha vïent ket 'vid bouj ! Ha an dra-he 'n-hi(ni) oa truegus-spontus klêo !** : Il y avait donc des Sénégalais qui venaient et ils hélaient aussi leur mère dans leur langue... Et ils ne pouvaient pas bouger ! C'était ça qui était effroyablement pitoyable à entendre ! *(An Uhelgoat)*

**SPULFAÑ / SPUFAÑ** ['spyfə] ['spylfə] : vb. ; Ébouriffer / Hérisser / se Rebeller

**Ur c'hure ga moustachou du ha blew spufet** : Un vicaire aux moustaches noires et aux cheveux ébouriffés *(Landelo)* ; **Hemañ a spufe, ahe (e)ma sè ar fri-lous, med spuf a ra o lost me lar dit ! Oh fentus é gweled hañ !** : Il hérissait, tiens il est là le dindon, mais ils hérissent leur queue, je te le dis ! Oh, c'est marrant à voir hein ! *(Skrigneg)*

- **Spufañ ra ma blew** : J'ai la chair de poule ; **Alïes zo bet lar(e)t an dra-he lar spufañ ree ar blew !** : On a souvent dit ça, que ça donnait la chair de poule ! *(Plouïe)*

**STABUL** [sta'byl] : n.f. ; Stabulation

**An annoarésed vije sa(v)et ba ur feurm-all ha erruign neu'n tro eizh mis, naw mis ba ur beurajenn tal-kichenn ar stabul** : Les génisses étaient élevées dans une autre ferme et elles arrivaient alors aux environs de huit mois, neuf mois dans une pâture près de la stabulation *(Kallag)*

**STAD** [stɑ:d-t] : [vx. br. ***stat***] n.f. (pl. **-ou** ['stɑ:du]) ; État / Condition / Situation (cf. **ETAD**)

**Ken trist ma stad (e)vel hoh heñi doc'h** : Je suis dans une situation aussi précaire que la vôtre *(Landelo)* ; **Me(d) me assur doc'h an heñi v(o)a bet 'lak(ad) an (dr)a-he en e benn, da chéñchañ heñzh a-maes ! Ba'r stad (e)mede !** : Mais je vous assure que celui qui s'était mis ça en tête, de l'extraire ! Dans l'état dans lequel il était ! *(Pleiben)*

- **Beañ stad en *ub.*** ; Se réjouir ; **Me vije stad en ennon pé vije küet an alc'ho, pudur teue da ma c'haoud d'ar yêr ha ni bassee an noñs ba'h ar bern-foenn !** : Je me réjouissais lorsque les clefs étaient cachées, puisqu'il venait me rejoindre à la maison et nous passions la nuit dans le tas de foin ! *(Skrigneg)*

**STAG** [stɑ:g] : [***stac*** 1519] n.m. ; Attache / & ad. ; Frontalier (-e) / Rattaché (-e) / Collé (-e)

**Med amañ nin zo stag deus parres Lokmarïa** : Mais nous ici nous sommes frontaliers de la paroisse de Locmaria-Berrien *(Plouïe)* ; **Ah ya ! Stag an douar deuh tro-dro d'ho poutou-koat, ya** : Ah oui ! La terre collée autour de tes sabots de bois, oui *(Plonee)* ; **A-raog voa gwrae(t) an ilis neuhe, houmañ voa bet sa(v)et kalz raog voa bet sa(v)et an ilis, an ilis parres Lennon, é dram voa stag deus Pleiben ha voa memes-tra (e)vel ur chapel, un drew** : Alors avant que l'église ne soit faite, elle fut construite bien avant que ne fut construite l'église paroissiale de Lennon, c'est parce que Lennon était rattaché à Pleyben et c'était comme une chapelle, une trève *(Lennon)* ; **Ar re-he oa rollet, houzoh walc'h, stag an eil deuh egile ha un' 'nê erruet deuh un tu deuh ar wênn, an heñi-all ba'n tu-all** : Ils étaient accouplés, vous savez bien, rattachés l'un à l'autre et l'un d'entre eux arrivé d'un côté de l'arbre, l'autre de l'autre côté *(Plouïe)* ; **Setu pé vije poah un tu vije cheñchet tu dèi ur wich pe diw, pudur an dra-he chom ket stag deuh ar billig** : Donc lorsqu'un côté était cuit, on la retournait une fois ou deux, puisque ça ne collait pas à la billig *(Skrigneg)*

- **Ober ur stag war e vann'h** : Tremper le bout des lèvres ; **Yann na ket gwraet (ne)med ur stag war e vann'h** : Yann n'avait fait que tremper le bout des lèvres *(Skrigneg)*
- **Stag i groc'hen deuh i gein** : Il n'a que la peau sur le dos (m-à-m. attachée sa peau à son dos) *(Ar Fouillez)*

**STAGAÑ** ['stɑːgə] : [***stagaff*** 1632] vb. ; Accrocher (végétal) / Attacher / Atteler / Coller / Fixer

**Se vé staget deuh ar c'harr** : On attache ça à la charrette *(Skrigneg)* ; **Red é domp stag an eil d'egile** : Il nous faut les attacher l'un l'autre *(Plouïe)* ; **Krampouzh-mouzhig so 'e, med ar re-he, ar re-he é ar re stag deuh ar mougeriou !** : Il y a aussi le nombril de Vénus, mais ceux-là, ils sont accrochés aux murs ! *(Plouïe)* ; **Staget ur gordenn ha diskennet ba'r bassen ha na taped i vab** : Il attacha une corde et descendit dans le sas et attrapa son fils *(Kleden)* ; **Chom a ra stag ar plous fall-du** : La très mauvaise paille reste attachée *(Plouïe)* ; **Ya, hezh vise staget deuh an alar** : Oui on l'attachait à la charrue *(Plonee)* ; **Moien oa din mond lec'h-all 'e, n'on ket staget amañ** : Je peux aussi aller ailleurs, je ne suis pas attachée ici *(Plouïe)* ; **D'eizh eur vise deuh ar mintin vije stag ar c'heseg** : On attelait les chevaux à huit heures *(Berrien)* ; **Stagañ (a)nê deus ar mekanikou** : Les atteler aux machines (chevaux) *(Plonee)* ; **Oh ya toud stag deuh ar c'harr, visent ba'r limon, an heñi-all (é) chechañ ga'r jujou** : Oh oui tous attelés à la charrette, ils étaient au limon, l'autre tirait avec les traits *(Plonee)* ; **Daw vïe koseal deusoute ha stagañ (a)nê deus ar mekanikou** : Il fallait leur parler et les atteler aux machines (chevaux) *(Plonee)* ; **Vênt stag dre o c'herniou** : On les attache par leurs cornes *(Skrigneg)* ; **Ha 'h amp da stagañ dow jô deus an ar** : Et nous allons atteler deux chevaux à la charrue *(Kleden)* ; **Sete mamp laket (a)naoñ ba ar park goude amañ ha oa stag ba'naoñ !** : Nous l'avions donc mis dans un champ ici et il y était attaché *(Lokmarïa)* ; **Ha pé vije re bell mond d'ar gar vise staget an toas deus ar sac'h** : Et quand c'était trop long d'aller à la gare la pâte collait au sac *(Lokmarïa)* ; **Ur vil(in) da zrailhañ 'nê vije ! Deus an daol vije staget ha biñset war an daol ahe** : Il y avait un moulin pour les hacher ! On le fixait à la table et on le vissait là sur la table *(Bolazeg)* ; **Loaiou-koat, an dra-he oa beus memes ! An dra-he stage ket an amann deusontoñ** : Des pales de bois, c'était même du buis ! Le beurre ne s'y collait pas *(Skrigneg)* ; **'Benn stage ar pri dac'h ar boutou, pegen pounner oa ar votes-koat ! 'Benn oa deut ar botou war-lerc'h oa agreap(l)et an traou !** : Quand la boue collait aux sabots, qu'est-ce que le sabot de bois était lourd ! Quand les bottes sont apparues ensuite c'était devenu plus agréable ! *(Sant-Wazheg)*

- **An dresenn neus dow benn staget** : La ronce s'est marcottée elle-même *(Plouïe)*
- **En-om stagañ (da / deus)** : Se fixer à ; **Boñ ma 'n-im stage-heñw d'ar bod, 'bénn-neuhe oa mad-tre !** : Bon s'il (l'essaim) se fixait à un rameau, pour-lors c'était très bien ! *(Laz)* ; **Ma wel(e)t an he(d)-kwen(an) ha' 'n-im stag ket d'ar bod, bet é hezh 'klas(k) mond-kuit !** : Si vous voyez un essaim qui ne se fixe pas au rameau, c'est qu'il cherche à partir ! *(Laz)*
- **Hezh a stag e zorn deus e vone / Hezh é stag deus e groc'henn** : C'est un grippe-sou *(Plouïe)*
- **Mil-staget** : Complètement collé (-e) ; **Da benn-neuhe vise mil-staget an toas oa ba'r sac'h** : Pour-lors la pâte était complètement collée au sac *(Lokmarïa)*
- **Stagañ e zoworn dreñw e gein** : S'attacher les deux mains dans le dos ; **Pugur neus stag' i zoworn dreñw i gein** : Puisqu'il s'est attaché les deux mains dans le dos *(Kolloreg)*
- **Stagañ diga *ub.*** : Commencer à s'occuper de *qqn.* ; **No ket gwraet (ne)med stagañ digenin** : Il n'aura fait que commencer à s'occuper de moi *(Kolloreg)*
- **Stag e hinou deus** : Scotché (-e) à (fig.) ; **Stag he ginou deus an tele** : Elle est scotchée devant la télé *(Plouïe)*

**STAGÉRES** [sta'ge.rz-s] : [***staguerès vihan*** 1732] n.f. ; Gaillet grateron (botanique)

✗ *syn.* : ***spegéres, trik***

**STAL** [stɑːl] : [***stal*** 1499] n.f. (pl. **-iou** ['stalju]) : Magasin / Étale / Affaire / Boutiques / Fonds de commerce

**E stal zo brilabrailh** : Son étale est en désordre *(Plouïe)* ; **Staliou sa(v)et bord an hent vise ka(v)et war'nê frwezh ha bomboñiou** : On trouvait sur les étals des boutiques montées au bord de la route des fruits et des bonbons *(Poullaouen)* ; **Ar vamm deuh ar mintin, kempennet toud he stal gati** : La mère le matin, toute sa boutique mise en ordre *(Lannedern)* ; **Ur stal ya, massonïaj ha tôer, charpantier, ameunuser ha plat, beb sort a ree, pezh vije ka(v)et d'o(be)r** : Un magasin oui, maçonnerie et couvreur, charpentier, menuisier et de plâtre, il faisait de tout, ce qu'on trouvait à faire *(Kalaner)* ; **Zo ur stal brop ya, ya ya** : C'est un beau magasin oui, oui, oui *(Kalaner)* ; **Ober tou'n traou oa ha dibarrass deus toud ar stal** : Tout était à faire et se débarrasser de tout le fonds de commerce *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Beked neuhe vije ket daw lak ar prijou war ar varc'hadourezh ba'r staliou** : Jusqu'alors il n'était pas nécessaire de mettre les prix sur la marchandise dans les étales *(An Uhelgoat)* ; **Petram war 'r blassenn ba Uhelgoat, de(v)ezh foar Uhelgoat vije staliou, sete vije voien da breniñ** : Ou-bien sur la place à Huelgoat, le jour de la foire d'Huelgoat il y avait des étales, on pouvait donc acheter *(Ar Fouillez)* ; **Med an dra-he zo ur gouel gwenn, ahe vé ka(ve)t un' skañw-tre hag an dra-he vé ka(ve)t barzh toud ar staliou** : Mais c'est un voile blanc, là on en trouve un très léger et on trouve ça dans tous les magasins *(Skrigneg)*

- **Ar stal-vêr** : appr. La fonction de maire ; **Ma vije bet re a broblemou beñ mije choaset heñ, pe (a)n antrepris pe ar stal-vêr, (e)vel neus bet gwraet kalz a dud heñ** : S'il y avait eu trop de problèmes ben j'aurais choisi, soit l'entreprise soit la fonction de maire, comme ont fait beaucoup de gens hein *(Kalaner)*
- **Lipet é e stal gantoñ** : Son affaire est en faillite *(Plouïe)*
- **Ober e damm stal** : Gérer sa petite affaire ; **Surtoud ba'r merirïou bihen, goûd a rañw ba'r re-vras oa ket possubl o(be)r ar mod-se, med ba tammou mererïou 'vel ma (e)mom-nimp a vije red da 'n-om zibab ha d'o(be)r hom zamm stal !** : Surtout dans les petites métairies, je sais que ce n'était pas possible de faire comme ça dans les grandes, mais dans les petites métairies comme celle où nous sommes, il fallait se débrouiller et gérer notre petite affaire ! *(Pluskelleg)*
- **Prenañ toud ar stal** : Tout acheter ; **Pugur un *Hollandais* oa klass prenañ toud ar stal** : Car un Hollandais cherchait à tout acheter *(Plourac'h)*
- **Stal-a-gant-lur** : Boutique à cent francs *(Berrien)*

- **Stalig-dour** : Point d'eau ; **(A-)raog an dour vïe daw mond da gerc'h(ad) anèoñ d'ar feunteun (e)vi(d) 'h o(be)r boued sè ga'r sailh ha vise ur stalig-dour ba-dreñw ba un tu bennaket dre amañ gi-mañ hag a vise evet** : Avant il fallait aller chercher l'eau à la fontaine pour faire la nourriture munis d'un seau et un point d'eau se trouvait derrière quelque part par ici et on (en) buvait *(Speied)*

**STALAF** [staləf] : [***stalaff*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [sta'lafu] **-iou** [sta'lafju]) ; Battant / Volet à battants

**Stalaf ar bufed** : Le battant du buffet *(Poullaouen)* ; **Stalafiou ar gwele-klos** : Les portes du lit clos (*Poullaouen)* ; **Laket neus stalafou :** Elle a mis des volets *(Poullaouen)* ; **Jerriñ i stalafou :** Fermer ses volets à battants *(Poullaouen)*

**STALIATA** [sta'ljata] : [***staliata*** 1983] vb. ; cf. loc.

- **En-om staliata ga** : Se mêler de / S'occuper de *(Berrien)*

**STALVÊR** ['stɑ.l,vɛːr] : n.m. (pl. **-ed** [stal'vɛːrəd-t]) ; Triton (amphibien)

✗ *cf.* : ***sourd***

**Ha hem(añ)-all zo ur stalvêr** : Et l'autre c'est un triton *(Skrigneg)* ; **Ah(e) oa ur bern stalvêr(e)d ba'r girjer ! Lem a vije an àer(e)d 'è** : Là il y avait énormément de tritons dans les talus ! Là où les vipères étaient aussi *(Skrigneg)* ; **Welon keme(d) ar stalvêr ! Heñ oa moan, treig daoñ hag ur lost hir daoñ** : Je ne vois que le triton ! Il était mince, munis de pieds et d'une longue queue *(Skrigneg)* ; **Ur stalvêr, 'velt ur sourd (ne)med-seped hezh so rous-du 'velt un àer hag ar sourd so mer'n ha du ! Ha moannac'h é !** : Un triton, comme une salamandre si ce n'est qu'il est brun comme une vipère alors que la salamandre est jaune et noire ! Et il est plus mince ! *(Skrigneg)* ; **Ba'h ar yeot sec'h ahe vijent wichou, me(d) ar stalvêr a grog ket nag ar sourd a grog ket 'è, med pa grog : N'eus ket moien da ziskregiñ 'naoñ !** : Ils étaient là parfois dans les herbes sèches, mais le triton ne mord pas, ni-même la salamandre, mais lorsqu'elle mord : On ne peut la faire démordre ! *(Skrigneg)*

**STAMM** [stɑ̃m] : [***stam*** 1732] n.m. ; Tricot (cf. **KAMIJOLENN**)

**Diskiñ o(be)r stamm vije gwraet** : On apprenait à faire du tricot *(Skrigneg)* ; **Me ma renket diskiñ difrichañ ha hadkomañs ha-toud, (a-)benn ar fin oan-me ur sort championñ d'o(be)r stamm** : J'ai dû apprendre à défriser et recommencer et tout, pour finir j'étais une sorte de championne pour faire du tricot *(Skrigneg)* ; **Pouloud zo war da stamm** : Il y a des peluches sur ton tricot *(Plouïe)* ; **Ar merc'hed a'h ee, sell vije gwraet stamm** : Les femmes allaient, elles faisaient donc du tricot *(Berrien)* ; **Fèriñ, gwrïad ha o(be)r stamm ha renk an ti (me)mes-tra un tamm bihen 'è, un tamm mad memes !** : Repasser, coudre, faire du tricot et ranger quand-même la maison un petit peu également, pas mal même ! *(Skrigneg)* ; **Vijes 'tiwoull ar saout ha rees stamm, passeet amzer d'o(be)r stamm hag a reen chaosseteier neve d'ond d'ar skol, dow pe dri re** : Tu gardais les vaches et faisais du tricot, passais du temps à faire du tricot et je faisais de nouvelles chaussettes pour aller à l'école, deux ou trois paires *(Ar Fouillez)*

**STAMMAÑ / STAMPAÑ** ['stɑ̃m(p)ə] : [***stamma*** 1909 ; ***stampat*** 1912] vb. ; Tricoter

✗ *syn.* : ***brêdiñ***

**Me(d) neuhe vije gwraet ga stamm, ur gamijolenn vije lar(e)t deus an dra-he ha petramant ur palto vije stampet 'è !** : Mais on faisait alors avec du tricot, on appelait ça un pull-over et sinon on tricotait un paletot ! *(Skrigneg)*

**STANK** [stɑ̃ŋ-k] : ad. ; Serré (-e) / Dense / Nombreux (-se) / Courant / Fréquent (-e)

**Dibot ar wirione ha stank ar geier** : La vérité est rare et les mensonges sont courants *(Poullaouen)* ; **Oh ! Oa ket stank** : Oh ! Ce n'était pas fréquent *(Plouïe)* ; **Ur varvenn du, hir ha stank** : Une barbe noire, longue et fournie *(Poullaouen)* ; **N'eint ket interesset... Ah ! Hanïennou zo, med n'eint ket stank (a)nê !** : Ils ne sont pas intéressés... Ah ! Il y en a certains, mais ils ne sont pas nombreux ! *(Poullaouen)* ; **Bar(a) gwenn, bar(a)-menaj ! Pounner ha stank 'ha !** : Du pain blanc, du pain ménage ! Lourd et serré ma foi ! *(Pleiben)* ; **Kar an dra-m(añ) zo ur matier memes-tra stank, houzoc'h walc'h ha pa douches daoñ é tomm !** : Car c'est quand-même une matière solide, vous savez bien, et lorsque tu la touches c'est chaud ! *(Skrigneg)* ; **Ken stank (e)vel merien** : Aussi nombreux que des fourmis *(Poullaouen)* ; **N'é ket neb abeg ma tàont ket ken stank ba'r vro** : S'ils ne viennent plus aussi nombreux dans la région ce n'est pas sans raison *(Poullaouen)* ; **Blam da se é ken stank da varw** : C'est pour ça que ta barbe est si fournie *(Poullaouen)*

- **Stank-stank** : Très serré (-e) ; **Ha vïe gwraet diw hag a vïe laket ba ur pezh sac'h stank-stank ahe gis-se sur neuhe ha vïe laket un' ba pep penn d'ar sac'h hag vïe laket ar sac'h goud(e)-se war-gein ar chô** : Et on en faisait deux et on mettait dans un gros sac très serré là comme ça, certainement et on en mettait un dans chaque bout du sac et on mettait ensuite le sac sur le dos du cheval *(Lokmarïa)* ; **Un tamm lïen stank-stank vise laket (iv)e, memes-tra é (e)velt ar sac'h kojimant** : On mettait aussi une pièce de toile très serrée, quasiment pareil que le sac *(Lokmarïa)*

**STANK** [stɑ̃ŋk] : [***stanc*** 1499] n.f. (pl. **-ou** ['stɑ̃ŋku]) ; Étang

**Ba'r chatoiou ha'n traou zo sort-se bord ar stankou-dour, vé laket sort-se da zikoriñ** : Il y en a des comme ça dans les châteaux et autres au bord des étangs d'eau, on les met comme ça pour décorer *(Pluskelleg)*

**STANKAD** ['staŋkəd-t] : [***stancqad*** 1732] n.f. ; Parcelle encaissée

**Med ar re-he noa un dra mennaket ahe (e)vid lak an dra-he da rêsonañ ba'r stankad** : Mais ils avaient un truc quelconque là qui pour faire raisonner dans la parcelle encaissée *(Plonee)*

**STANKAÑ** ['staŋkə] : [***stanquaff*** 1499] vb. ; Arrêter (un écoulement) / Barrer / Boucher / Encombrer / Obstruer / Serrer (légumes)

**Ar wazh zo stanket** : Le ruisseau est bouché *(Berrien)* ; **Stanket é ar bitrabes, poent é distankañ (a)nê** : Les betteraves sont trop serrées, il est temps de les éclaircir *(Plouïe)* ; **Petra neus gwraet heñw (ne)med stank ar wazh, eh ya paotr !** : Qu'a-t-il fait si ce n'est obstruer le ruisseau, eh oui gars ! *(Ponvel)* ; **Ar stankéres-gwad oa mad da stank(añ) ar gwad pa droc'hes da zoworn** : Le plantain lancéolé était bien pour arrêter le sang lorsque tu te coupais la main *(Skrigneg)* ; **Ya, prajeier ya, me(me)s-mod é, vije lachet an dour 'e ha vije stanket neuhe ha goude vije distanket d'ond war lodenn pep-heñi** : Oui, les prés oui, c'est pareil, on lâchait également l'eau et alors on obstruait et après on désobstruait pour que ça aille sur la parcelle de chacun *(Berrien)* ; **An heñi oa ar gwashañ herve oa ar grom, 'n-om ga(v)e ar c'herseg dé vi stanket, lous o vri hag ar re-gozh neuhe halle mervel !** : La pire c'était paraît-il la gourme, les chevaux se trouvaient encombrés, le nez sale et alors les vieux pouvaient mourir *(Ponvel)* ; **Sè ahe vis(e) keme(d) ur bal ba-tal ar lenn pe ga ur *manivelle* ha c'hwi a dape mod pé c'hoant ha re(n)ket stank(añ) an dour** : Tiens là il n'y avait qu'une pale face au barrage ou à la manivelle et vous preniez selon votre envie et vous deviez barrer l'eau *(Speied)* ; **Ar vardell, ene vije kalz a zour, pugur da gass an dour da mil(in) Créc'h Niver hag a teue deuh Mil(in) Drakel ! E(rr)i oa stanket an dour d'ond d'ar vil(in)** : Le batardeau, il contenait beaucoup d'eau, puisque pour envoyer l'eau au moulin de Créc'h Niver qui venait du Moulin Draguel ! L'eau était barrée pour aller au moulin *(Skrigneg)*

**STANKENN** ['stɑ̃ŋkən] : [***stanquen*** 1659] n.f. (pl. **-ou** [stɑ̃ŋ'kɛnu]) ; Vallon encaissé

**(E)tre an diw gêr oa ur stankenn** : Entre les deux villages il y avait un vallon encaissé *(An Uhelgoat)*

**STANKÉRES-GWAD** [stɑ̃ŋ'keːrəz'gwɑːd-t] : n.f. ; Plantain lancéolé (*plantago lanceolata)*

✗ *syn.* : ***lousowenn-troc'h, pemp-rijenn, sklanves***

**Ar stankéres-gwad, ur blantenn gwer é, hir vé 'vel form d'un teod ahe gis-se ! Ar reñ-he oa mad da stank(añ) ar gwad pa droc'hes da zoworn** : Le plantain lancéolé, c'est une plante verte, elle est longue comme la forme d'une langue là ! C'était bien pour arrêter le sang lorsque tu te coupais la main *(Skrigneg)*

**STAOLAÑ** ['stoːlə] : vb. ; (cf. **'N-om staolañ** : Se jeter au sol → **TAOLER**)

**STAON** [stɑ̃wn] : [***staffn*** 1499] n.m. ; Palais (bouche)

**Staon e hinou** : Le palais de la bouche *(Poullaouen)*

**STAOT** [stɔːd-t] [stɔ̀ːd-t] : [***staut*** 1499] n.m. ; Pisse / Urine

✗ *syn.* : ***troazh***

➢ **Ur bann'h staot-kazh** : Un verre de pisse de chat (mauvais cidre) ; **Daon ! Hemañ zo blased drol 'ha ! Hemañ zo ur bann'h staot-kazh 'ha !** : Dam ! Il a un drôle de goût ma foi ! C'est un verre de pisse de chat ! *(Skrigneg)*

**STAOTAD** ['stɔtəd-t] : [***stautet*** 1499] vb. ; Pisser

✗ *syn.* : ***pissañ, troazhal***

**Un ibil peus da staotad** : Tu as une bite pour pisser *(Skrigneg)* ; **Staot(ad) reen ba mé bragou, kern fall-all e oa !** : Je pissais dans mon pantalon, tellement c'était mauvais ! *(Laz)* ; **Pad vé c'hoa(r)i-kartou, n'ounn ket ped kwich a'h a da staotad ! Ha n'é ket deuh an netañ toud...** : Pendant qu'il joue aux cartes, je ne sais pas combien de fois il va uriner ! Et il n'est pas des plus propres... *(Skrigneg)* ; **Ar re-h(e) vij(e) o rewr noazh, sete a staotent hag à reent ar pezh nagn c'hoant mod a zigouee, houzoh walc'h, pa nijent c'hoant !** : Ils avaient le cul nu, donc ils pissaient et ils faisaient ce qu'ils voulaient comme ça arrivait, vous savez bien, lorsqu'ils avaient envie ! *(Skrigneg)*

➢ **Be staotet ar vezh gantoñ** : Ne plus avoir honte de rien ; **Ar re-he é staotet ar vezh gate pell-zo !** : Ça fait longtemps qu'ils n'ont plus honte de rien ! *(Plouïe)*

**STAOTADENN** [sto'tɑːdən] : [***staotadenn*** 1992] n.f. (pl. **-ou** [stota'dɛnu]) ; Pissement

➢ **Ober ur staotadenn** : Faire pipi ; **Ba ene n'eus ket plass d'o(be)r ur staotadenn dreñw an ti** : Là il n'y a pas la place pour faire pipi derrière la maison *(Skrigneg)*

**STAOTEREZH** [sto'teːrəz-s] : [***staotérez*** 1821] n.m. ; Envie (pressante) de pisser / Fait de pisser

**Hezh vé ar staoterezh gantoñ (a)taw** : Il a tout le temps envie de pisser *(Plouïe)*

**STARD / STERD** [stard-t] [stɛ̀rd-t] : [***start*** 1632] ad. ; Dur (-e) / Difficile / Rigoureux (-se) / Fermement

**Un devezh sterd** : Une dure journée ; **An dra-he oa sterd d'ar poent-te !** : C'était difficile à ce moment-là ! *(Brennilis)* ; **Lak ar laezh ba'h ar voutailh ha bouchonet mat, sterd** : Mettre le lait dans la bouteille et bien bouchonnée, fermement *(Skrigneg)* ; **Kar pa fé gwraet un dra, pa vé bet sterd dit kaoud, pa fé bet anaoñ lares « bremañ on kontant ! »** : Car lorsque tu as fait une chose qui fut difficile à obtenir, lorsque tu l'as tu dis « maintenant je suis satisfait ! » *(Plourac'h)* ; **N'é ket ur feurm chañsus, ba'r feurm-se vé sterd bevañ barzh** : Ce n'est pas une ferme où les gens restent longtemps, la vie y est rigoureuse *(Plouïe)* ; **Douarou ha' vise sterd**

**labourad anê** : Des terres qui étaient difficilement arables *(Plouïe)* ; **Sterd a vise dèi pegur vise ket kemend a gred dèi** : C'était dur pour elle puisqu'elle n'avait pas tellement de crédibilité *(Plouïe)* ; **Houzh zo ur vicher ha' oa sterd a-walc'h hag a zigouee ket mad da dou'n dud** : C'est un métier qui était assez difficile, et il ne convenait pas à tout le monde *(Plouïe)* ; **Ha sterd vije ket !** : Ce n'était pas si difficile ! *(Plouïe)* ; **Sterd da zivunañ** : Difficile à réveiller *(Lokmarïa)* ; **Ar mo(d)-se oa ket re sterd ar jeu** : C'était pas trop dur comme ça *(Kalaner)* ; **A-wechou vije gwraet 'e med an dra-he oa sterd d'o(be)r** : Parfois on faisait aussi mais c'était difficile *(Plouïe)* ; **An dra-he oa sterd d'ar c'heseg bale war an dou(a)r-labour** : C'était difficile pour les chevaux de marcher sur la terre labourée *(Berrien)* ; **Heñ oa koat sterd da drec'hiñ !** : C'était du bois dur à couper ! *(Skrigneg)* ; **Ah ya ! Ar pezh oa sterd da vired é ar prajeier d'ar mar(e)-se a oa ar bron** : Ah oui ! Ce qui était difficile à empêcher de pousser dans les prés à cette époque c'était le jonc *(Plouïe)* ; **An dra-he vije sterd d'o(be)r neu'n pé vïe kalz krampouzh d'ober** : C'était alors dur à faire quand il y avait beaucoup de crêpes à faire *(Lokmarïa)* ; **Oa ket bet gwal-sterd, nañ-nañ-nann** : Ce ne fût pas bien difficile, non, non, non *(Lokmarïa)* ; **Troc'h(añ) ar voenn ma'hat ga'r valc'h a oa un' deus an traou sterd heñ !** : C'était probablement couper le foin à la faux qui était une des choses difficile hein ! *(Ponvel)* ; **Ar stertañ toud vije dê pé vïer 'tifontañ-douar** : Le plus difficile pour eux c'était lorsqu'on défrichait la terre *(Plouïe)* ; **Ah ! N'é ket meh-mod ! Ken sterd oa ha matress(e) ken sterd a-walc'h oa 'e !** : Ah ! Ce n'est pas pareil ! C'était aussi dur voire peut-être tout aussi dur ! *(An Uhelgoat)* ; **Gwich-all oa ket disk(ed) an dud, houzoh walc'h, vije ket sterd spont(añ) an dud ar mo(d)-se hañ !** : Autrefois les gens n'étaient pas instruits, vous savez bien, ce n'était pas difficile d'effrayer les gens ainsi hein ! *(Skrigneg)* ; **Ar yir vé kouchet 'è, ya-ya, ar re vé ur c'houchad, pugur sterd é ar yir pa 'h eer tal o c'hichenn** : Les poules sont aussi entassées, oui-oui, elles sont en équipe, puisqu'elles sont serrées lorsqu'on va à côté d'elles *(Skrigneg)*

- **Be sterd war *ub.*** : Être oppressé (-e) ; **War piw vo sterd (ne)med war ar re zo 'labour(a)d !** : Qui sera oppressé, si ce n'est ceux qui travaillent ! *(Lannedern)*
- **(Stertoc'h / Stertac'h) 'vid** : Plus difficile que ; **Alïes ba'r feurmou bras vije stertoc'h dalc'h-mad (e)vid ba'r feurmou krenn hag ar feurmou bihen** : Souvent dans les grandes fermes, c'était habituellement plus difficile que dans les moyennes et les petites *(Plouïe)* ; **Med bremañ é stertoc'h goûd** : Mais maintenant c'est plus difficile de savoir *(Plouïe)* ; **Sete ar blavezh-t(e) oa bet stertoc'h** : Cette année-là fut donc plus difficile *(Plouïe)* ; **Med amañ hi-mañ barzh Toul-ar-Groaz é stertoc'h mond da bek(ed) ar chapel c'hoazh** : Mais ici-même à Toul-ar-Groaz c'est encore plus difficile d'aller jusqu'à la chapelle *(Skrigneg)* ; **An dud so é stertac'h dê, mïoc'h é daw d'n-om okupiñ, kontabilite ha traou ar mod-se** : C'est plus dur pour les gens, il y a plus à s'occuper, de la comptabilité et des choses comme ça *(Kergloff)*

**STARDAÑ / STERDAÑ / STERDO** ['stardə] ['stɛ̀rdə] ['stɛ̀rdo] : [***stardaff*** 1633] vb. ; Serrer

**Stardañ mat ar c'harrad foenn** : Bien serrer la charretée de foin *(Plouïe)* ; **Vise ket bet kap da sterdañ (a)nê 'kreis-tre e ziwvisker** : Il n'aurait pas été capable de les serrer entre ses jambes *(Ponvel)* ; **Ar strapenn vise laket ar gordenn war'nèi (e)vid stardo ar bilhojou** : On mettait la corde sur le pieu pour serrer les mancelles *(Poullaouen)* ; **Sterd mad hi diwh(a)r dèi petram 'n-on ga(v)o kamm da verc'h !** : Sers-lui bien les jambes ou bien ta fille deviendra boiteuse ! *(Skrigneg)* ; **Ha sterdet o diwh(a)r dê, me(d) ar mïañ ma vije gallet blam dê pa(ss) reumüiñ !** : Et on leur serrait les deux jambes, mais le plus qu'on pouvait pour qu'ils ne remuent pas ! *(Skrigneg)* ; **Ha daon ! Sterd(e)t dê ba o ginou, oa sterdet ! Sete oa ket 'vid dond mae(s) o ginou** : Ah dam ! C'était serré dans leur bouche, c'était serré ! Ça ne pouvait donc pas sortir de leur bouche ! *(Skrigneg)* ; **Ha goud(e)-se neu'n vise sterd(et)-hi dé zond d'an traoñ hag ar jistr tàè-maes ba'r penton am(añ)** : Et alors ensuite on la serrait pour la descendre et le cidre sortait ici dans le cuvier *(Kareis)* ; **Añfeñ gan ar c'herve-koat, med goud(e) oa 'n-om ga(v)et ar machin o(be)r koat ha gan heñ oa deja un tamm mat aesetoc'h blam da sterdo 'nê ha toud** : Enfin avec le lacet de bois, mais après la machine à faire du bois a débarqué et c'était bien plus facile pour les serrer et tout *(Pluskelleg)* ; **Ha am(añ) oa ha ba-dindan neu'n vïent sterdet ga ur varr(e)nn-houarn, tàè ar mo(d)-s(e) ha vis(e) staget deus ar brankariou ah(e)** : il était ici et alors ils étaient attachés dessous à une barre de fer, ça venait comme ça et on attachait là aux brancards *(Kareis)* ; **An dra-he vije troc'het ga'r valz pe ga'r valc'h ha vije laket ba boutigou hag 'h eegn da penn-traoñ gêr neuhe ga'r boutig ha vije karget hezh ha sterdet ha goude vije laket war da c'hein da sevel kêr da roiñ d'ar saout** : C'était coupé à la faucille ou à la faux et on mettait dans des paniers, ils allaient alors au bas du village munis du panier et il était chargé, serré et après tu te le mettais sur le dos pour monter le village et donner aux vaches *(Berrien)* ; **Sete war-lerc'h an tamm plous-se neuhe vije laket a-dreus, mo(d)-se oa pejou potoiou, mé-keres hag a'h ee warne hag a vije sterdet** : Et donc après cette paille-là on plaçait en travers, il y avait comme ça d'énormes poteaux, si tu préfères, qui allaient dessus et on serrait *(Skrigneg)* ; **Lod lakeè ur bod-lann dê didan o lost, ar re jomè houped ahe wechou ha sul-vïañ ma bikè anê a stardègn war'naoñ c'hoazh, houzoh walc'h** : Certains leur mettaient un rameau d'ajonc sous la queue, ceux qui, parfois, n'avançaient pas et plus ça les piquait, plus ils exerçaient une pression dessus, vous savez bien *(Poullaouen)* ; **Un tamm vestenn berr ha tew é ar jemejetenn ! Berr-berr ha sterdet amañ hi-mañ ha kroaset ahe his-se ! Ha c'hoazh é ar mañchou deusoute zo leden !** : La « jemejetenn » est une petite veste courte et épaisse ! Très courte, serrée ici et croisée là ! Et encore que ses manches sont larges ! *(Skrigneg)*

- **'N-om sterdañ** : Se serrer ; **Ar lapoussed war o brankou 'n-om sterde an eil deus egile** : Les oiseaux sur leurs branches se serraient l'un contre l'autre *(An Uhelgoat)*
- **Sterdañ e fweskennou** : Serrer les fesses ; **Paotred-ar-moc'h zo kaos sterd o fweskennou, me hag ar re-all, vé prenet nintra kin...** : Il est question pour les porchers de serrer les fesses, moi et les autres, plus rien n'est acheté... *(Lannedern)*
- **Sterdañ war *udb.*** : Exercer une pression sur *qqchose* ; **An dra-he sterde war o zeod !** : Ça exerçait une pression sur leur langue ! *(Skrigneg)*

**STARTAAD / STERTAAD** [star'tɑ:d-t] [stɛ̀r'tɑ:d-t] : [***startaat*** 1659] vb. ; Affermir / Complexifier

**STARTIJENN** [star'tiːʒən] : [***startijenn*** 1992] n.f. ; (du) Tonus / (du) Dynamisme

**N'é ket ur gavotenn vraw é med pass da reiñ kalz kalz kalz startijenn d'an dud** : Ce n'est pas une belle gavotte mais ne donnant pas beaucoup-beaucoup de tonus aux gens *(Plourac'h)*

**STASSÏON** [sta'sijən] : [***stacyonn*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [sta'sjɔ̃ːnu]) ; Station

**Zo emm d'o(be)r stassionou ha d'o(be)r traou** : Il est nécessaire de faire des stations et autres *(Lannedern)*

**STÈKIÑ** ['stɛ̀ki] : [***stekañ*** 1954] vb. ; (s') Étreindre

**Hag a p(a) vêr bet ur reujad mo(d)-se à stèkiñ, 'vel vije lar(e)t, pep-hi(ni) a'h ee d'i roud goude !** : Et lorsqu'on a été un moment comme ça à s'étreindre, comme on disait, après chacun reprenait sa route ! *(Skrigneg)*

**STÊNAÑ / STINOU** ['stɛːnə] ['stiːnu] : [***stæna*** 1732] vb. ; Rétamer (*qqn.*)

**Ma zalc'h da glask cheu ganin vo red din stinou e fass daoñ** : S'il continue de me chercher des noises je vais devoir lui rétamer sa face *(Rostrenn)* ; **Ar jardriner chom ket da stino** : Le jardinier ne reste pas glander *(Poullaouen)*

**STÊNER** ['stɛːnər] ['stẽːnər] : [***stæner*** 1633] n.m. ; Traînard

**Te zo un dèn dic'hoant, ur stêner !** : Tu es une personne veule, un traînard ! *(Poullaouen)*

**STENN** [stɛn] : [***styn*** XVe] ad. ; Tendu (-e)

**Bah ser(te)namant, oa ket stenn penn-ha-benn !** : Ben certainement, elle n'était pas tendue de bout en bout *(Kleden)* ; **Ma pis(e) go(v)elet ho falc'h, laket (a)nèi mad, stenn ! Gwarantet-sur ! Eh beñ ale hop, tan dèi !** : Si vous aviez battu votre faux, que vous l'aviez bien mise, tendu ! Sur et garanti ! Eh ben allez hop, on fonce ! *(Kleden)* ; **Hag e ma reeh un taol bras hag un taol bihen, pis(e) un tamm ha vis(e) stenn ha goud(e)-se pis(e) un tamm-ell ha oa un tamm kreus** : Et si vous faites un grand coup et un petit coup, vous aviez un bout qui était tendu et ensuite vous en aviez un autre qui était un peu creux *(Kleden)*

➢ **Stenn war ar jujou** : Physiquement difficile *(Plouïe)*

**STENNAÑ** ['stɛnə] : [***stenna*** 1732] vb. ; Serrer / Tendre

✗ *syn.* : ***stignañ***

**(E)magn ah(e) 'stenn ar jujou, me(d) pass cheche(d) kalz !** : Ils sont là à tendre les traits, mais ne tirent pas beaucoup ! *(Kareis)*

➢ **Stennañ lassou** : Tendre des collets ; **N'oun ket 'stenn lassou (aha)naon ! Me n'oun ket ur brakonier (aha)naon 'è** : Je ne tends pas de collets ! Moi je ne suis non-plus pas un braconnier *(Speied)*

**STÊR** [stèːr] : [vx. br. ***staer***] n.f. (pl. **-iou** ['stèrju]) ; Fleuve / Rivière / Lavoir

✗ *syn.* : *(rivière)* ***riñvier*** *(lavoir)* ***lenn*** ; & *cf.* : ***kannañ***

**Da-beked lec'h a zigouev Elez ba'r stêr-Aon** : Jusqu'au lieu où l'Elez conflue avec (le fleuve de) l'Aulne *(Plouïe)* ; **Ar stêr-se 'h a tre da-beked Brennilis** : Ce fleuve-là va jusqu'à Brennilis *(Plouïe)* ; **'Serr mond d'ar foar ar re-he gasso (a)han(o)h d'ar stêr** : En allant à la foire ils vous amèneront à la rivière *(Plonee)* ; **Kass ree toud ar bomp tre d'ur stêr** : Il envoyait toute la pompe jusqu'à une rivière *(Speied)* ; **Pegur ar stêr a ra ar separassïon (e)tre an diw barres** : Puisque la rivière fait la séparation entre les deux communes *(Poullaouen)* ; **Ba kreis-te deuh an departamant oa stêriou a-walc'h** : Dans le sud du département il y avait assez de rivières *(Poullaouen)* ; **Ar vowes zo ba ar stêr (é) welc'h(añ) (a)n dilhad** : La femme fait sa lessive au lavoir *(Lannedern)* ; **Soaig neuhe vije 'hond da gerc'had dour d'ar stêr ga ar varrikenn, ar c'harr hag ar chô** : Alors Soaig allait chercher de l'eau à la rivière munis d'une barrique, de la charrette et du cheval *(Kolloreg)* ; **Setou oa daw despugn (a)naoñ ba ur sac'h ha lak ar meveien d'ond da veuñi (a)nèoñ ba'r stêr** : Il fallait donc le ramasser dans un sac et le faire noyer par les valets dans la rivière *(Plonee)* ; **Med ! Ase oa ur wazh da dapañ dour deus ar stêr vras, deus ar rinier, *c'est-à-dire* deus antre ar prajou d'irigiñ ar prad ha vé gwraet un tantad barzh** : Mais ! Il y avait là un ruisseau pour amener l'eau de la grande rivière, du fleuve, c'est-à-dire de l'entrée des prés pour irriguer le pré et on y fait une flambée à l'intérieur *(Ponvel)* ; **Hemañ oa vaet da gerc'had ur vi dô(e)t ga'r yar ba tu-ell ar stêr** : Il était allé chercher un œuf pondu par la poule de l'autre côté de la rivière *(Kleden)* ; **Med ar stêr-Ellez ne bassee ket dre ene a-raog !** : Mais la rivière de l'Ellez ne passait pas par là avant ! *(Landelo)* ; **Pé oa 'tespugn an alc'h(w)o 'h ee da gass (a)nèoñ toud d'ar stêr** : Lorsqu'il ramassa la clef il l'amena à la rivière *(Landelo)* ; **War bord ar stêr, ijelloc'h (e)vid an islonk** : Au bord de la rivière, plus bas que l'abysse *(An Uhelgoat)* ; **E(rr)o é bihen an dour ba'r stêr** : Le niveau de l'eau est bas dans la rivière *(Poullaouen)* ; **Ur vel(in) zo ha oa daw treus ar stêr ga'r greun war ho kein ha dond en-dro ga'r sac'had-bleud d'an tu-h(ont)** : Il y a un moulin et il fallait traverser la rivière avec le grain sur le dos et revenir le sac de farine là-bas *(Sant-Wazheg)* ; **Kann(añ) an traou d'ar stêr vras, set' deus an hañw 'h eemp ha amañ oa un tamm stêr deus ar goañw, se 'vid kann(añ) dilhad** : Laver au grand lavoir, nous y allions donc l'été et il y avait ici un petit lavoir l'hiver, pour laver le linge *(Ponvel)* ; **Ar fesanted, ar re-h(e) ouïe se(v)el fesanted mo(d)-s(e), ba'r c'hoajou ah(e) ha lod a ouïe treus(iñ) ar stêr 'è, ba Kerzail ahe, dre ar stêr ar mo(d)-se ha yee da dap ar re-h(e) da 'n nos c'hoah !** : Les faisans, ils savaient lever des faisans comme ça, là dans les bois et certains savaient aussi traverser la rivière, là à Kerzail, par la rivière comme ça et allaient encore les prendre la nuit *(Laz)*

**STÊR-VRAS** [stèːr'vrɑːz-s] : n.f. ; Canal (de Nantes à Brest)

✗ *syn.* : ***kanol***

**Ur mell-pezh tra ! Ar vag divêd zo bet war ar stêr-vras 'e** : Une énorme chose ! Également le dernier bateau qu'il y a eu sur le canal *(Pleiben)* ; **Pé vis(e) ket dour a-walc'h ba-am(añ) vis(e) daw mond d'ar c'hanal, d'ar stêr-vras reemp d'an dra-nt** : Lorsqu'il n'y avait pas assez d'eau ici, on devait aller au canal, on appelait ça le « stêr-vras » *(Speied)* ; **Med am(añ), ar re-m(añ) oa kirri sterd da labour(a)d, pugur (e)ma ar stêr-vras ba'n traoñ ah(e) gis-se ha' zo ur c'hilometr, zo d'arlem(añ) neu'n, d'ond da vek(ed) tap 'nèi** : Mais ici, celles-ci étaient des charrettes difficiles pour travailler, puisque le canal est là en contrebas et il y a un kilomètre, qu'il y a alors d'ici, pour aller jusqu'à l'atteindre *(Speied)*

**STERD** [stɛ̀rd-t] : ad. ; Dur (-e) / Difficile / Rigoureux (-se) / Fermement (cf. **STARD**)

**STERDAÑ** ['stɛ̀rdə] : vb. ; Serrer (cf. **STARDAÑ**)

**STERED** ['steːrəd-t] : [***steret*** XVᵉ] coll. (sing. **-enn** [ste'reːdən] sing. pl. **-ennou** [stere'dɛnu]) ; Étoiles / & sing. Vénus (belle femme) / Étincelle

**Ah(e) so kerseg liw ga'n heol, liw ga'r loar ha liw ga'r stered !** : Il y a là des chevaux de couleur du soleil, de couleur de la lune et de couleur des étoiles ! *(Landelo)* ; **He dowlagad frank ha sklêr 'vel diw steredenn** : Ses yeux larges et clairs comme deux étoiles *(An Uhelgoat)* ; **Dindan pe-seurt steredenn é ganet ?** : Sous quelle étoile est-il né ? *(Poullaouen)* ; **Ga'r stroñs na gwelet stered** : Sous l'effet du choc il avait vu des étoiles *(Poullaouen)* ; ***La Grande Ourse*** **é ar Gastelodenn ma peus c'hoant, pigur zo un', diw, teir, pider ha teir steredenn form ur gastelodenn** : La Grande Ourse c'est la Casserole si tu veux, puisque il y a une, deux, trois, quatre et cinq étoiles en forme de casserole *(Kleden)* ; **Houmañ zo ur steredenn** : C'est une Vénus *(Kleden)* ; **O(be)r ray steredennou** : Ça fera des étincelles *(Kleden)* ; **Strink(añ) a ra steredennou deus an oal(ed) pet(r)am doc'h an tan** : Des étincelles jaillissent de l'âtre ou-bien du feu *(Kleden)* ; **Ha gou(de)-se teuemp d'ar gêr hon-diw ha boñ beñ vïe deusket da hano ar steredennou din ga mé mamm** : Et ensuite nous revenions toutes les deux à la maison et bon ben ma mère m'apprenait le nom des étoiles *(Laz)* ; **En-dro d'ar C'harr-Kamm so kalz blokou-steredennou ar mo(d)-s(e) ha' neus ar form deus ar roue-pik !** : Il y a comme ça beaucoup d'ensembles d'étoiles autours de la Grande Ourse ayant la forme du roi de pic ! *(Kleden)* ; **Pé vé skeltr an amzer, peus kemed tap(añ) ur gartenn ha weli ar machin, 'vel un A leun a steredennou bihen** : Lorsque le temps est éclatant, tu n'as qu'à prendre une carte et tu verras le machin, comme un A plein de petites étoiles *(Kleden)* ; **An dra-s(e) oa sin-glaw ha lec'h ma vis(e) tan hag a ree tik-tik, steredennou bihen, an dra-s(e) oa sin amzer sec'h** : C'était signe de pluie et là où le feu faisait tic-tic, de petites étincelles, c'était signe de temps sec *(Kleden)*

- **Steredenn-dan** : Étincelle ; **'Vel ur steredenn-dan oa** : C'était comme une étincelle *(Speied)*
- **Un neubeud steredennou groupet** : Un groupement d'étoiles ; **Ar C'harr-Kamm zo un neubeud streredennou groupet** : La Grande Ourse est un groupement d'étoiles *(Kleden)*

**STEREDENN-AR-WERC'HES** [ste'reːdənar'vɛrhəz-s] : n.f. ; Vénus / L'étoile du berger

**Ma vis(e) skeltr ar loar doc'h an noñs ha Steredenn-ar-Werc'hes ba-tal hi gichenn mad oa mad-tre, med ma vis(e) vall ar re-s(e) oa sin vall** : Si la lune était éclatante la nuit et l'étoile du berger bien à ses côtés, c'était très bien, mais si elles étaient mauvaises, c'était mauvais signe *(Kleden)* ; **Ar re-gozh 'n-om machinè wa'n dra-se 'vid 'n amzer, pé vé ar loar-ne(ve) vé ar steredenn tost dèi, Steredenn-ar-Werc'hes ha houzh vis(e) tost d'ar loar ha pé vis(e) gwel(et) ar re-s(e) skeltr, neu'n vis(e) mad, vis(e) sin amzer vraw** : Les anciens se machinaient sur ça pour le temps, lorsqu'il y a la nouvelle lune, l'étoile est proche d'elle, l'étoile du berger était proche de la lune et lorsqu'on les voyait éclatante, alors c'était bon, c'était signe de beau temps *(Kleden)* ; **'Benn-berr 'h in dé wel pe-sort mod (e)ma ar steredennou ha 'wel ar loar ha gwel(e)d hag-eñw (e)ma tost Steredenn-ar-Werc'hes d'ar loar, kar aet omp wa'r loar-ne(ve) ha ma (e)ma skeltr ar jeu ga Steredenn-ar-Werc'hes ha ga'r loar, normalamant é mad !** : Ce soir j'irai voir comment sont les étoiles et la lune, voir si l'étoile du berger est proche de la lune, car nous somme sur la nouvelle lune et si l'étoile du berger et la lune sont éclatantes, normalement c'est bon ! *(Kleden)*

**STEREDENNIÑ** [stere'dɛni] : [***steredenni*** 1659] vb. ; Scintiller

**Sin rustamzer zo pa vé gwel(et) ba'h ar chiminal, ba'h ar chiminalou alïes so da brotejiñ ar mogeriou vije laket ur plak ! Ha pa vije gwraet tan vije gwelet 'è ar plak 'steredenniñ gad an tan** : C'est signe de mauvais temps lorsqu'on voit dans la cheminée, il y a souvent dans les cheminées pour protéger les murs, on mettait une plaque ! Et lorsqu'on faisait du feu on voyait aussi la plaque scintiller à cause du feu *(Skrigneg)*

**STERN** [stɛrn] : [***starn*** XVIᵉ] n.m. (pl. **-iou** ['stɛrnju]) ; Attelage / Châssis

**Med ur wech an amzer vij(e) kass(e)t ar c'heseg d'ar stern, da gaoud ar marichal** : Mais une fois le temps on amenait les chevaux à l'attelage, chez le maréchal-ferrant *(Skrigneg)*

**STERNACHAÑ** [stɛr'naʃə] : vb. ; Harnacher

**Ga dow garr hag ur gaseg sternachet** : Avec deux charrettes et une jument harnachée *(An Uhelgoat)*

**STERNAJ / STERNACH** ['stɛrnəʒ-ʃ] : [***sternach*** 1878] n.m. (souvent au pl. **-ou** [stɛr'nɑːʒu] [stɛr'naʃu] pl. indéf. **-eier** [stɛrna'ʒɛjɛr]) ; Harnais / pl. Harnachement

**Lak(ad) i sternachou daoñ** : Lui mettre son harnachement *(Skrigneg)* ; **Toud o abilhamant é ar sternachou** : L'harnachement c'est tout leur habillement *(Skrigneg)* ; **Deus an dra-se vise daw da ziwall dec'h, med ahe vise**

**laket sternajou-ell war ar marc'h neu'n** : Il fallait bien que tu fasses attention à ça mais, on mettait là alors les autres harnais sur le cheval *(Kleden)* ; **Hezh vise laket ar brid d'ar marc'h (iv)e, ar c'holier ha goud(e)-se neu'n vïe lak(et) ar sternajou bras neu'n, ar bass** : On mettait la bride au cheval également, le collier et ensuite on mettait donc les grands harnais, la sellette d'attelage *(Kleden)* ; **Hag ar jô neu'n vise reñket braw ha laket ar sternajeier, vije kempennet braw ha boutou ar jô vis(e) siret ga siraj** : Et la monture était alors bien arrangée et on mettait les harnais, on nettoyait bien et les sabots des chevaux étaient cirés avec du cirage *(Kleden)* ; **Boureller oa, fichañ sternajou ar c'heseg surtoud, o(be)r sternajou mem 'vi(d) ar c'heseg hag o(be)r pennou-hueled da lakad da hueliñ ar saout** : Il était bourrelier, surtout raccommoder les harnachements des chevaux, faire même des harnachements pour les chevaux et faire des entraves à poser pour entraver les vaches *(Skrigneg)*

**STERTAAD** [stɛr'tɑːd-t] : [***startaat*** 1659] vb. ; Affermir / Complexifier (cf. **STARTAAD**)

**STEUD** [støːd-t] : [sing. ***steudenn*** XVI[e]] coll. (sing. **-enn** ['støːdən]) ; Andains

**Ar vugwale vise 'tirestañ 'n-ur heuliañ o steudenn** : Les enfants fanaient en suivant l'alignement de tas *(Poullaouen)* ; **Vijent trïet 'n-or lak anê ba'r steud dija, vïent ingalet ! Mem lake 'nê prop ha goud(e) ga(v)es 'nê prop 'vi(d) eren 'nê !** : On les triait en les mettant déjà en andains, on les égalisait ! Je les mettais proprement et ensuite tu les trouvais propres pour les lier ! *(Pluskelleg)*

**STIGNAÑ** ['stiɲə] : [***stigna*** 1659] vb. ; Tendre

✗ *syn.* : ***stennañ***

**Aet é da stign ur pech metramant da lakad ur c'hrouglass** : Il est allé tendre un piège ou-bien mettre un collet *(Skrigneg)*

**STIL** [stil] : [***stil*** 1499] n.m. ; Style

**Ya, ar penn-traoñ hag ar penn-nec'h neugn ket ar memes stil !** : Oui, le bas et le haut n'ont pas le même style ! *(Skrigneg)*

**STIVELL** ['stiːvəl] : [***stiuel*** 1659] n.f. (pl. **-ou** [sti'vɛlu]) ; Filet d'eau de roche / Jet de volée (partie de gouttière d'où l'eau tombe directement au sol) / Source

**Ur stivell é** : C'est un jet de volée *(Skrigneg)* ; **Disec'het é ar stivell** : La source est asséchée *(Poullaouen)*

**STIVELL-DOUR** ['sti.vəl'duːr] : n.f. ; Rigole

**Pa weles dour 'flotiñ mo(d)-se, sell ! Ahe zo ur stivell-dour** : Lorsque tu vois de l'eau couler à flots comme ça, regarde ! Il y a là une rigole *(Skrigneg)*

**STIVELLIÑ** [sti'vɛli] : [***stivellad*** 1925] vb. ; Couler en rigole / Ruisseler

◆ Couler en rigole ; **Stivelliñ ree an dour, ya** : L'eau coulait en rigole, oui *(Skrigneg)* ; **Sell ! Ahe (e)ma an dour 'stivelliñ** : Regarde ! Là l'eau coule en rigole *(Skrigneg)*

◆ Ruisseler ; **An dour 'tond-mae(s) ar goutierenn a stivell mo(d)-se** : L'eau sortant de la gouttière ruisselle comme ça *(Skrigneg)*

**STOC'HAÑ** ['stɔ.hə] : [***stoc'hañ*** 1970] vb. ; Barricader / Bloquer / Encombrer / Obstruer

**Yè, stoc'het é, kloset** : Oui, c'est bouché, clos *(Laz)* ; **Stoc'het n'é ket 'nèoñ** : Il n'est pas encombré *(Speied)* ; **Ma goûg stoc'het-net** : Mon coup est bloqué net *(Poullaouen)* ; **Ma mïe bet stoc'het am(añ) ha neuh(e) vïe bet gwasketac'h 'n tamm** : Si j'avais bouché ici, ça aurait alors été un peu plus à l'abri du vent *(Laz)* ; **Ba-lec'h oa ar penn-all e jomè dour, ya, med bremañ heñw vé stoc'het-toud** : De l'autre côté l'eau restait, oui, mais maintenant il est tout encombré (puits) *(Speied)*

**STOC'HENN** ['stɔːhən] : [cf. ***stoc'h*** 1927] n.f. (pl. **-ou** [stɔ'hɛnu]) ; Chute de bois de sciage

**STOKAÑ / STROKAÑ** ['st(r)ɔːkə] : [***stoqua*** 1659] vb. ; Brader / Heurter / Solder

✗ *syn.* : ***rabatañ, stropañ***

**Daw vije strokañ 'nê** : Il fallait les brader *(Plouïe)* ; **Heñw o stokañ e gaseg** : Et lui de brader sa jument *(An Uhelgoat)* ; **Red é stokañ pé vé emm arc'hant** : On est obligé de brader quand on a besoin d'argent *(Plouïe)* ; **Diw damm vazh (e)tresse kuit da 'n-om stokañ** : Deux petites baguettes entre eux afin d'éviter qu'ils ne se heurtent *(Poullaouen)* ; **Med pigur stokè-heñw ba toud an traou tàe war-raog ha gassè (a-)dreñw** : Mais puisqu'il heurtait tout ce qu'il y avait, il avançait et reculait *(Kleden)* ; **Be zo tud, houzoh walc'h ha' vije alïes un dra bennaket stok anê dalc'h-mad** : Il y a des gens, tu sais bien, qui étaient souvent atteints de quelque chose *(Plouïe)* ; **Ha 'benn stokè ba mann (e-)bed kin oa-hañw 'h aret ha chomet ken oa deuet un' benneket** : Et quand il ne heurta plus rien, il s'arrêta et resta là jusqu'à ce que quelqu'un vînt *(Kleden)* ; **Brondü(e)d, oh yè ! 'N heñi a vloñs alïes heñ ! Ma stokon ma doworn, ahe vé du 'è... Keid n'o k(et) ar penn, n'eus ket risk (e-)bed** : Tuméfié, ou oui ! Celui qui se meurtrit souvent hein ! Si je me cogne la main, là c'est noir aussi... Tant que ce n'est pas la tête, il n'y aucun risque *(Laz)*

➢ **Kaoud stoket nintra ba'naoñ** : N'être atteint d'aucune maladie ; **Hezh neus stoket nintra ba-ennou** : Rien ne l'atteint *(Plouïe)* ; **Hezh zo un dèn kreñw, un dèn parfed hezh neus stoket nintra e-bed war'naoñ gwech e-bed** : C'est un homme fort, un homme de bonne constitution et rien ne l'atteint jamais *(Plouïe)*

➢ **Stokiñ an douar** : Toucher le sol ; **'Benn-neu'n stoke ket-hi an douar ken oagn aet d'o(be)r ga(t)i dé droc'hañ** : Pour-lors il ne touchait plus le sol (l'arbre) jusqu'à ce qu'ils aillent l'utiliser pour le couper *(Speied)*

**STOL** [sto:l] : [***stol*** 1499] n.f. (pl. **-iou** ['stolju]) ; Étole

**Stoliou oa en-dro d'an otrou-person** : Le recteur portait des étoles *(An Uhelgoat)*

**STOP** [stɔ̀p] : n.m. (pl. **-ou** ['stɔ̀pu]) ; Stop

**Pé 'n-om ga(vi) ba'h ar stop a drôi d'an tu-dïou ha goude chomo ur c'hilometr 'benn 'n-om ga(v)i ba Uhelgoat** : Arrivés au stop, vous tournez à droite et après il vous restera un kilomètre avant d'arriver à Huelgoat *(Skrigneg)*

**STOPAÑ** ['stɔpə] : [***stopa*** 1935] vb. ; Stopper

**Med ar Revolussïon na stopet an dra-he toud** : Mais la Révolution a stoppé tout ça *(Landelo)* ; **Sklap dour ! Dour pedam sab(r), dreis(t) ar mo(d)-s(e) ! 'Re-h(e) gè(v) dê la 'r glaw 'n-heñi zo 'tond ha 'bénn-neuhe stopo** : Balancer de l'eau ! De l'eau ou du sable, par-dessus comme ça ! Elles (abeilles) croient que c'est la pluie qui vient et pour-lors elles stopperont *(Laz)*

**STOUP** [stub-p] : [***stoup*** 1499] n.m. ; Étoupe

**Ha dalc'h mad d'ar sifelenn da owen chomfe ar stoup toud deuh ar girjer** : Et la sangle bien en main de peur que l'étoupe reste accrochée aux talus (boisés) *(An Uhelgoat)* ; **Hag (e)mon da lakad stoup en-dro d'ar vazhoulenn ba an tour, en-dro d'ar c'hloc'h, mo(d)-se n'o ket klêt son(añ) !** : Et je vais mettre de l'étoupe autour du battant dans le clocher, autour de la cloche, comme ça on ne l'entendra plus sonner ! *(Plonee)*

**STOUPAÑ / STOUPAD** ['stupə(d-t)] : [***stouba*** 1732] vb. ; Étouper / Calfeutrer / Chercher de l'étoupe

**Aet é da stoupad da Leon** : Il est parti chercher de l'étoupe en Léon *(An Uhelgoat)* ; **Ha stoupet ar vazhoulenn ba an tour** : Et le battant de cloche étoupé dans le clocher *(Plonee)*

**STOUPER** ['stupər] : [***stoupér*** 1919] n.m. (pl. **-ien** [stu'pɛrjən]) ; Ramasseur d'étoupe

➢ **Stouperien Berrien** : Les ramasseurs d'étoupe de Berrien (surnom) *(Lokmarïa)*

**STOURM** ['sturm] : [***stourmi*** 1716] vb. ; (se) Battre / Batailler / Résister (tous sens)

**Pa chome bourdet ar chô oa da stourm** : Quand le cheval restait embourbé, il fallait batailler *(Skrigneg)* ; **Stourm ra ar machin-mañ !** : Cette machine résiste ! *(Kergrist)* ; **Oh ! Hiben vé 'h essal stourm, mond ba hi zoull 'è !** : Oh ! L'autre essaie de résister, d'aller dans son trou aussi ! *(Skrigneg)* ; **Ar vugal(e) 'e vije stourm 'n eil deuh egile ha' vije gwraet bitouserezh deus an eil d'egile, a beb-sort mod !** : Les enfants se battaient les uns contre les autres et se faisaient des farces, de toutes sortes ! *(Skrigneg)* ; **Med d(a) zigentañ an dud oa un tamm bihen 'stourm 'è un tamm da reiñ ar laezh, pegur vije gwraet koaven** : Mais au départ les gens résistaient aussi un petit peu à donner le lait, puisqu'on faisait de la crème *(Lokarn)*

**STOUV** ['stu:v-f] : [***stouff*** 1732] n.m. (pl. **-ou** ['stu:vu] **-chou** ['stuffu]) ; Bouchon / Barrière rudimentaire

**Ur stouv evid stouvo an toull-karr** : Une barrière rudimentaire pour boucher l'entrée du champ *(Kergrist)*

**STOUVAÑ / STOUVO** ['stu:və] ['stu:vo] : [***stouffaff*** 1499] vb. ; Boucher

**Ur stouv evid stouvo an toull-karr** : Une barrière rudimentaire pour boucher l'entrée du champ *(Kergrist)* ; **Ha pa vije dihan(e)t da verviñ neuhe, ale dao ! A stouves 'nèi** : Et lorsqu'il arrêtait alors de fermenter, allez vlan ! Tu le bouchais (le cidre) *(Skrigneg)* ; **Gwaskediñ, pa 'h eemp da stouvañ war ar loned ba'h ar c'hreier deuh ar gooñ p(a) vije yin** : Calfeutrer, lorsque nous allions boucher les crèches des animaux l'hiver lorsqu'il faisait froid *(Skrigneg)* ; **Un trañch da stouvañ ur riboul gwraet ga'r saout ba'r c'hleuñ 'n-ur hond da làerezh** : Une houe pour boucher le passage étroit fait par les vaches dans le talus en allant voler *(An Uhelgoat)* ; **Oh nann, c'hwi stouvè (a)nê ga un dra m(e)nneket ha' lakè riñsadur-gwazh deus lec'h-ell barzh hag an dour 'h ee...** : Oh non, vous les bouchiez à l'aide de quelque chose et y mettiez du curage de ruisseau d'ailleurs et l'eau avançait... *(Kareis)*

**STRAFOUILHAÑ / STRAFUILAÑ / STRAVOUILHAÑ** [stra'fyʎa] [stra'fwiʎa] [stra'vuʎa] : [***strauilla*** 1659] vb. ; Remuer / Troubler

**Hemañ voa kasimant stravouilhet a-walc'h...** : Il était pour ainsi dire bien troublé... *(Plonee)* ; **Setu tou'n dud oa kemmesket, strafuilhet-toud éh essêo goûd pessa mod** : Les gens étaient donc confus, très troublés en essayant de savoir de quelle manière *(An Uhelgoat)* ; **Me ga ma dowlagad strafuilhet dardet war an heñi marw** : Moi de mes yeux troublés dardés sur le mort *(An Uhelgoat)* ; **Ken strafuilhet oa he venn** : Elle était si troublée *(Lokmarïa)*

**STRAK** [strag-k] : [***strak*** 1716] n.m. & ad. ; Éclat / Claquement / Craquement

✗ *m. comp.* : ***lapouss-strak***

**Vij(e) ket emm da fouetañ 'nê keme(nt)-se, gwraet a vij(e) ur strak ! 'Med-seped ar re vije lor un tamm !** : Il n'était pas nécessaire de les fouetter tant que ça, on faisait un claquement ! Excepté ceux qui étaient un peu paresseux ! *(Skrigneg)*

**STRAKAD** ['strakəd-t] : [***strakad*** 1924] n.m. (pl. **-ou** [stra'kɑ:du]) ; Éclat
**Benn ar fin oa bet strakadou spontus** : Au final il y eut des éclats effroyables *(An Uhelgoat)*

**STRAKADEG** [stra'kɑ:dəg-k] : [***strakadeg*** 1927] n.f. (pl. **-ou** [straka'dɛ:gu]) ; Craquements

**STRAKADENN** [stra'kɑ:dən] : [***strakaden*** 1909] n.f. ; Claquement (bruit)
**Klêt na un tamm strakadenn** : Il avait entendu un léger craquement *(Poullaouen)*

**STRAKAÑ / STRAKAL** ['strakə] ['strakəl] : [***stlacqual*** 1632] vb. ; Cogner / Claquer / Déflagrer / Exploser / Tonner
**Klêt vïe an traou 'strakal** : On entendait les trucs claquer *(An Uhelgoat)* ; **Klêt vïe ar gwer strakal war ar lor-zi** : On entendait les verres cogner sur le sol *(An Uhelgoat)* ; **Dalc'h a ree an traou da droiñ ha da skoiñ ha da strakal deus partoud !** : Ça n'arrêtait pas de tournoyer, de frapper, et d'exploser de partout *(Plouïe)* ; **Ha pa weles a-greis-toud é ku an heol ahe hag damaig kentañ ma refe 'o klêt ar hurun 'strakal !** : Et lorsque tu vois tout à coup que le soleil est caché, tout à l'heure la première fois qu'il le fera on entendra le tonnerre exploser ! *(Skrigneg)*
- **Strakañ mein** : Cogner des pierres l'une contre l'autre ; **Ar lapouss-strak, hemañ ra trous (e)vel strakañ mein** : Le traquet fait un bruit de pierres qu'on cogne l'une contre l'autre *(Poullaouen)*

**STRAKÉRES** [stra'ke:rəz-s] : [***stlaqerès*** 1732] n.f. (pl. **-ed** [strakere:zəd-t]) ; Matériel pétaradant (cul)
**Red é dec'h duskeuz din ho strakéres !** : Il faut que vous me montriez votre matériel pétaradant ! *(Poullaouen)*

**STRAMOUILHAD** [strɑ̃'muʎəd-t] : [***tramouilhad*** 1992] vb. ; Mâchonner
- **Stramouilhad e hinou** : Mâchonner (sans rien en bouche) ; **Ar paotr kozh o stramouilhad e hinou** : Le vieux garçon mâchonnait *(Poullaouen)*

**STRAP** [strab-p] : [***strap*** XVI[e]] n.m. ; Fracas
- **Poull-str(a/e)p** : Nid de poule ; **Poullou-strep ba'r perjer gwraet g'ar loned 'hond ha 'tond d'o c'hreier** : Des nids de poule dans les cours faits par des bêtes allant et venant dans les crèches *(Poullaouen)* ; **Dond a ree ar saout da evañ ba'r poullou-strap** : Les vaches venaient boire dans les nids de poule *(Plouïe)*

**STRAPENN** ['strapən] : [***strapenn*** 1732 n.f. (pl. **-ou** [stra'pɛnu]) ; Pieu (à crochet)
**Ar strapenn vise laket ar gordenn war'nèi (e)vid stardo ar bilhojou** : On mettait la corde sur le pieu pour serrer les mancelles *(Poullaouen)*
- **Lip e strapenn** : Être à la dèche ; **Lipet na e strapenn** : Il était à la dèche *(An Uhelgoat)*

**STREÏÑ** ['strɛ.i] : [***strèüeiñ*** 1732 ; ***streï*** 1839] vb. ; Épandre / Verser / Renverser / & Éparpiller (cf. **SAOTREO** ; **SKIGNAÑ** ; **SKUILHAÑ**)
**Streiet é ar laezh** : Le lait est renversé *(Speied)* ; **Hè chom streiet ah(e) gis-s(e)** : Elles restent éparpillées là comme ça *(Laz)* ; **Toud an teil oa ganomp dé streïñ, keid vis(e) ar baotred 'troïñ-douar** : Nous avions tout le fumier à épandre, tant que les gars labouraient *(Sant-Wazheg)* ; **Ma vis(e) ar gwas 'krog troïñ-douar, eh beñ ar wreg vïe daw dèi bi 'streïñ 'n teil** : Si le mari labourait la terre, eh ben l'épouse devait épandre le fumier *(Sant-Wazheg)* ; **Hor'n-gross ah(e) gis-s(e) vis(e) streiet ba'r voenn dé 'h ampèch (a)naoñ dé chof(añ) ha dé zerc'h(añ) i *goût* daoñ un tamm bihen** : On versait du gros sel là comme ça dans le foin pour l'empêcher de chauffer et qu'il garde un petit peu son goût *(Kleden)*

**STREP** [strɛb-p] : [***strep*** 1732] n.f. ; Serpe (cf. **CHELP**)
**Pé vïe gwraet ga'r strep** : Lorsqu'on faisait à la serpe *(Speied)* ; **Ya, me vé war-lerc'h ga'r strep** : Oui, moi j'étais à la suite munis d'une serpe *(Plouïe)*

**STREUFED** ['strøfəd-t] : ad. ; Exorbité (cf. **DIBOUPAÑ / DISKLAFAÑ / DISKLASSAÑ**)
**Dowlagad dèoñ gis plazeier, streufed ya, dowlagad toud** : Il a des yeux comme des plats, exorbités oui, des yeux de hibou *(Laz)*

**STREVAL / STREIAL** ['strɛvəl] ['strɛjəl] : [***streuyaff*** 1499] vb. ; Éternuer
**Strev' a res ga'r boultrenn** : Tu éternues à cause de la poussière *(Plouïe)*

**STRIBILHED** [stri'biʎ(əd-t)] : [***strebilhet*** 1934] ad. ; Accroché (-e) / Suspendu (-e)
✗ *syn.* : ***a-istribilh, a-zribilh, distribilh, en-istribilh, e-skourr***
**Lao 'nê, 'benn-neuhe zigouee ur spessialist menneket, ale ! Troc'h(e)t o fenn d'ar re-he ha klak ! Hag dis(p)leuñvet ah(e) ha laket stribilh'** : Les tuer, pour-lors un spécialiste quelconque venait, allez ! On leur coupait la tête et clac ! Et déplumées et suspendues (poules) *(Laz)*

**STRIBILHON** [stri'biʎɔ̃n] : [***istribilhon*** 1992] n.m. (pl. **-ou** [stribi'ʎɔ̃:nu]) ; Stalactite / Lambeau de tissu pendouillant
**Stribilhonou deus ar gwe** : Stalactites aux arbres *(Plouïe)*

**STRIBILHONIÑ** [stribi'ʎɔ̃:ni] : vb. ; (Partir / Mettre) en lambeaux
**Stribilhonet e zilhad gantoñ** : Il a mis ses vêtements en lambeaux *(Plouïe)*

**STRIKT** ['strik[t]] : [***strikt*** 1992] ad. ; Strict (-e) / Strictement
✗ *syn.* : ***just, just-ha-just***
**Laron ket lar é an (dr)a-h(e) strik(t) heñ ! Med ma joñj é matresse ya, pugur houllet digenin, eh beñ matrehe walc'h a vefe 'n (dr)a-h(e), ya** : Je ne dis pas que c'est strictement ça hein ! Mais mon idée c'est que peut-être oui, puisque vous me demandez, eh ben peut-être bien que ce serait ça, oui *(Pleiben)*

**STRILH** [striʎ] : [***strill*** 1557] n.m. (pl. **-ou** ['striʎu]) ; Filet (botanique) / & fig. Frottée
**Te to ur strilh ganin !** : Je vais te mettre une frottée ! *(Poullaouen)* ; **Ya, deliou bras, memes-(hi)ni 'è ha re ga o strilhou deut mer'n ahe toud barzh 'è** : Oui, de grandes feuilles, c'est le même aussi et ceux dont les filets sont aussi devenus tout jaunes là à l'intérieur *(Pluskelleg)*

**STRINKADUR** [striŋ'kɑ:dyr] : [***strinquadur*** 1723] n.m. (pl. **-iou** [striŋka'dyrju]) ; Éclaboussure / Embruns
**N'é ket ar pezh dour a ra, ur bann(e) strinkadur hond 'biou** : Ce n'est la pluie qu'il fait, un coup d'embruns qui passe *(Poullaouen)*

**STRINKAÑ** ['striŋkə] ['strikə] : [***strincquaff*** 1633] vb. ; Éclabousser / Jaillir / Gicler / Éjecter / Jeter / Cracher (des braises pour un feu) / Seringuer / & Trinquer
**Strinket o-zri maes an ti** : Tous les trois éjectés hors de la maison *(Ar Fouillez)* ; **Krog é an tan da strink amañ !** : Le feu commence à cracher (des cendres) ici ! *(Skrigneg)* ; **(A-)benn ar fin oa strinket toud ar youd maes deuh ar chidour(e)n, oa chom(et) tamm e-bed barzh** : Finalement toute la bouillie avait giclé hors du chaudron, rien n'était resté à l'intérieur *(Plonee)* ; **Dihan 'ta, gwinider, da strinkañ dour d'ar re-gozh** : Arrête donc, l'acrobate, d'éclabousser les vieux d'eau *(Poullaouen)* ; **Ïoul strinket partoud** : De l'huile éclaboussée partout *(Plouïe)* ; **Oh ma Doue ! Ma n'é keme(d) an dra-he é, deus ba'h an ti ha 'h amp da strinkañ hom-dow ! 'H amp d'evañ beb a vann'h !** : Oh mon Dieu ! Si ce n'est que ça, rentre dans la maison, nous allons trinquer tous les deux ! Nous allons boire un coup ! *(Skrigneg)* ; **Strink' a ra steredennou deus an oal(ed) pet(r)am doc'h an tan** : Des étincelles jaillissent de l'âtre ou-bien du feu *(Kleden)* ; **Netoiet-mad ha vé stri'ket ur bann(e) dour-laezh ga suk(r) barzh, c'hwi eve ur bann(e) : Psssit ha psssit ! Tro-war-dro !** : Bien nettoyée (ruche) et on seringuait un peu de lait mouillé contenant du sucre, vous buviez un coup : Psssit et psssit ! Tout autour *(Laz)* ; **Gwich-all oa ur lor-zi bri, sell a ree mann e-bed, houzoh walc'h, pa 'h ee dindan an daol ! Ken, a-wichou, ma vijes vass daoñ, vije strinket war da ziwhar** : Autrefois c'était un sol en terre, donc ça ne faisait rien, vous savez bien, lorsque ça allait sous la table ! Si bien que, parfois, si tu étais face à lui, ça giclait sur tes jambes *(Skrigneg)*
- **Strinkañ ub da skrapad** : Envoyer *qqn.* valdinguer ; **Strinket o zri da skrapad** : Je les ai envoyés valdinguer (eux trois) *(Ar Fouillez)*

**STRINKERES-DOUR** [striŋ'ke:rəz-du:r] : [***strinkerez-dour*** 1931] n.f. ; Bergeronnette

**STRIZH** [stri:z-s] : [vx. br. ***strit*** ; ***striz*** 1499] ad. ; Étroit (-e) / Serré (-e)
**An nor voa strizh** : La porte était étroite *(Plonee)* ; **Re strizh é ma sae** : Ma robe est trop étroite *(Plouïe)* ; **Hag omp komañset ga diw veuc'h bennaket, bihen omp komañset heñ ! Amañ oa strish(o)c'h 'n traou, plass oa ket...** : Et nous avons commencé avec deux vaches, nous avons commencé petit hein ! Ici c'était plus étroit, il n'y avait pas de place... *(Plonee)*
- **Badowet-strizh** : Complètement étourdi (alcool) ; **Me voa aet badowet, med ma c'hamal(ad) voa aet badowet-strizh** : J'étais un peu étourdi (par l'alcool), mais mon ami était complètement étourdi *(Pleiben)*

**STROBINELLEREZH** [strobinɛ'lɛ:rəz-s] : [***strobinellerez*** 1923] n.m. ; Magie
**O(be)r pedadennou ha strobinellerezh** : Faire des invocations et de la magie *(An Uhelgoat)*

**STROF** [strɔf] : n.m. (pl. **-ou** ['strɔfu]) ; Strophe
**Ar strofou diveo zo deusoudon-me** : Les dernières strophes sont de moi *(An Uhelgoat)*

**STROÑS** [strɔ̃z-s] : [***strons*** 1716] n.m. (pl. **-ou** ['strɔ̃su]) ; Choc / Secousse
**Ga'r stroñs na gwelet stered** : Sous l'effet du choc il avait vu des étoiles *(Poullaouen)*

**STROKAÑ** ['strokə] : vb. ; Brader (cf. **STOKAÑ**)

**STROPAÑ** ['stropə] : [***stropa*** 1716] vb. ; Brader / Solder
✗ *syn.* : ***rabatañ, stokañ***
**Red é stropañ pé vé emm arc'hant** : On est obligé de brader quand on a besoin d'argent *(Plouïe)*

**STROUILH** [struʎ] : [***strouill*** 1530] n.m. (pl. **-ou** ['struʎu]) ; Salopiot

**pe-lec'h é bet ar strouilhou 'n-om frotañ ?** : Où sont allés les salopiots se frotter ? *(Poullaouen)*

**STRUFAD / STRUFAGN** ['stryfəd-t] [stry'fɑ̃ɲ] : n.m. (pl. **strufajou** [stry'fɑːʒu] **/ strufagnou** [stry'fɑ̃ːɲu]) : Crachin (cf. **SKOULFAD**)

**STRUJ** [stryːʒ-ʃ] : [***struich*** 1732] n.m. (pl. **-ou** ['stryːʒu]) ; Fertilité / Reproduction

➢ **Ober struj** : Bien se reproduire ; **Houzh ree struj** : Elle se reproduisait bien *(Plouïe)*

**STRUJAÑ** ['stryːʒə] : [***strugea*** 1732] vb. ; Proliférer / Se reproduire / Faire beaucoup d'enfants

**Strujet (mad) deus** : Elle a fait beaucoup d'enfants *(Plouïe)* ; **Struj (mad) a ra** : Elle fait beaucoup d'enfants *(Plouïe)*

**STRUMMAÑ** ['strymə] : [***strumein*** 1919] vb. ; (s') Embarrasser

**Med pé vise strummet ga un aloren oa ket kalz gwelloc'h 'e...** : Mais lorsqu'elle s'embarrassait d'un zozo ce n'était pas beaucoup mieux non-plus *(Ponvel)*

**STU** [styː] : [***stuz*** 1530] (pl. **-iou** ['styju]) n.f. ; Assolement / Conditionnement / & ad. (terre) Préparée à recevoir la semence

**Ba'r park-mañ zo stu winizh** : Dans ce champ il y a une terre préparée à recevoir du froment *(Pleiben)* ; **Renket mad é e stuiou gantañ** : Il a bien combiné ses assolements *(Pleiben)*

➢ **Douar stu** : Terre préparée à recevoir la semence *(Pleiben)*

**STUDÏAÑ / STUDÏOU** [sty'dijə] [sty'diju] : [***studiaff*** 1499] vb. ; Étudier

**C'hwi peus studïet an dra-s(e) ba *l'université*** : Vous avez étudié ça à l'université *(Kareis)* ; **Ha mim ga(v)e gwelloc'h se 'vid mond da studïou, pugur se oa ket ma jeu in mod e-bed !** : Et je préférais ça à aller étudier, puisque ce n'était pas mon truc du tout ! *(Pluskelleg)*

**STUIÑ** ['styːə] : [***stuia*** 1716] vb. ; Conditionner / Façonner / Engraisser

**Kastïet ha stuet-fall** : Amaigri et mal façonné *(Poullaouen)*

**STUMM / STUMP** [stym] [stym-p] : [vx. br. ***stum***] n.f. ; Manière / Apparence / Forme / Allure

**Neus ket stumm vad e-bed evid dilüiañ e labour** : Il ne s'y prend pas bien dans l'organisation de son travail *(Plouïe)* ; **Ar stumm ma ka(v)et divalo** : C'est la manière que j'avais trouvée désagréable *(Poullaouen)* ; **Toud an dud war ar bissiklèt n'eegn ket memes stumm med toud é red dê pedaliñ (e)vid mond war-raog** : Tout le monde sur la bicyclette ne va pas de la même manière, mais il leur faut tous pédaler pour avancer *(Plourac'h)* ; **Bremañ an amzer n'é ket kin memes stumm (e)vel oa** : De nos jours le temps n'est plus ce qu'il était *(Plouïe)* ; **Med se sinifin ba an dañs la regn memes pas, memes markou (e)vel ar Fissel med jeñchign stumm da lak o zreid war an douar** : Mais ça signifie que dans la danse ils font le même pas, les mêmes marques que le Fissel, mais ils changent dans leur façon de poser les pieds au sol *(Plourac'h)* ; **Ba'n e soñj, pe ba e spered, pe ba e stumm fell daoñ be ar gwellañ dalc'h-mad** : Selon lui, ou dans son esprit, ou dans sa manière d'être il faut qu'il soit constamment le meilleur *(Plouïe)* ; **Ya, med war Speied dija jeñch un tammig bihen, pugur an dra-he tal-kichenn Gourin ha Gourin zo dija ba'r Morbihan neuhe, (e)ma 'r stumm *vannetais* 'vel vé laret** : Oui, mais sur Spézet déjà, ça change un tout petit peu, puisque c'est à côté de Gourin et Gourin se trouve déjà dans le Morbihan, c'est la forme vannetaise comme on dit *(Pleiben)* ; **An heñi ouïe pos agloiou ouïe pos mein 'è, med faot a ra lak anê war-eñwn, pass henpenn 'nê ba'r voger, 'hend-ell neugn stumm (e-)be(d) !** : Celui qui savait poser des agglos, savaient aussi poser des pierres, mais il faut les mettre droites, ne pas les renverser dans le mur, sinon elles n'ont aucune allure ! *(Lokarn)*

**STUMMAÑ / STUMPAÑ** ['stymə] ['stympə] : [***stumein*** 1904] vb. ; (se) Former / Tailler / Prévoir / (se) Présenter / (se) Disposer

**Hemañ zo stummet da neuial** : Il est taillé pour la nage *(Plouïe)* ; **Pé vise stummet vïe bet un devezh mad** : Quand on prévoyait une bonne journée *(Plouïe)* ; **An dra-he zepand deus ar mod vise stummet ar lon** : Ça dépend de la manière dont était taillé l'animal *(Plouïe)* ; **Ha be zo re-all 'e ha' zo mïoc'h stummet 'vi(d) ar laezh** : Et il y en a d'autres également qui sont plus taillées pour faire du lait (vaches) *(Plouïe)* ; **Stummiñ ra an amzer da gaoud (glô / avel)** : Le temps est (à la pluie / au vent) *(Plouïe)* ; **Delc'h-mad on bet stumpet d'o(be)r, heñ oa ma micher !** : J'ai toujours été disposé à faire, c'était mon métier ! *(Lokarn)*

➢ **Be stumpet (fall)** : Être mal habillé (-e) / Être malingre / Être maladif (-ve) ; **Hemañ zo stumpet fall** : Il est mal habillé *(Berrien)* ; **Te zo stumpet fall venoñs !** : Tu es mal habillé aujourd'hui ! *(Skrigneg)* ; **An di-all ni mamp gwelet ur plac'h oa e(rr)i war an oad a'ha ! Med errïet oa stumpet a'ha ! Renket mamp c'hoarzhin hag a oa in chort hag dindan ar chort a oa *un collant* gati, ma haotr-kaezh-mañ !** : L'autre jour nous avions vu une femme d'un âge avancé ma foi ! Mais elle était habillée ma foi ! Nous étions obligées de rire, elle était en short et sous le short elle portait un collant, mon pauvre ! *(Skrigneg)*

**STUMPADENN** [stym'pɑːdən] : n.f. ; Personne mal habillée

**Ah set' ahe ur stumpadenn !** : Ah en voilà quelqu'un de mal habillé ! *(Skrigneg)*

**STUR** [sty:r] : [***stur*** 1499] n.m. (pl. **-iou** ['styrju]) ; Gouvernail

**Ar rod vihen a-raog oa ar stur war'nèi, ur vrec'h-koat** : Le gouvernail était sur la petite roue avant, un mancheron en bois *(An Uhelgoat)*

**SUBVAÑSIONIÑ** [subvɑ̃'sjɔ̃:ni] : vb. ; Subventionner

**Sete ar *remembrement* zo subvañsionet memes-tra hag a teufer (a-)benn d'ober muïoc'h** : Donc le remembrement est quand-même subventionné et on arrive à faire plus *(Skrigneg)*

**SUD** [sy:d-t] : [***su*** 1519] n.m. ; Sud

**D'ar mare-se oa bet un dommijenn ba'r sud ha oa roastet toud an traou oa, noagn ket foenn a-walc'h kin** : À cette époque-là il y avait eu une forte chaleur dans le sud et tout avait cramé, ils n'avaient plus assez de foin *(Plouïe)* ; **Ur wech ma rôet foenn (e)vid mond d'ar sud deus Bro-Frañs** : Une fois j'avais donné du foin pour le sud de la France *(Plouïe)* ; **p(e)-lec'h (e)ma ar sud amañ ? Ahe ?** : Où est le sud ici ? Là ? *(Plouïe)* ; **Ar sud so ahe** : Le sud est là *(Plourac'h)* ; **Ahe (e)ma ar sud ?** : Le sud est là ? *(Plouïe)*

**SUFÏANT** [sy'fijən-t] : [***souffisant*** 1557] ad. ; Suffisant (-e) / Suffisamment

**Hop ! Ah(e) droc'h un tamm bihen ha sufïant é !** : Hop ! Là ça coupe un peu et c'est suffisant ! *(Kleden)* ; **Beñ ya, ma oa'i merk(l)eet un tamm m(e)nneg goud(e)-se pé oa-i hadkomañs(et) dé labour(a)d, beñ na ket merch(e)t kin (a)nèi, vis(e) daw chech(añ) mïoc'h war'nèi ha sufïant oa bet gwraet** : Ben oui, si ensuite elle était quelque peu rouillée lorsqu'elle recommença à travailler, ben elle n'avait plus marché, il fallait tirer dessus plus encore et on le fit suffisamment (pour qu'elle casse) *(Kleden)*

**SUFISS** ['syfis] : [***sufis*** 1700] ad. ; Suffisant (-e)

**Daon ya ! Sufiss walc'h** : Dam oui ! Bien suffisant *(Skrigneg)* ; **Añfin goud(e) lakefes keme(d) hanter, pemp-kant vefe sufiss !** : Enfin même si tu ne mettais que la moitié, cinq cents serait suffisant *(Skrigneg)*

**SUILH-RADEN** ['zyʎ,rɑ:dən] : n.m. ; Saints de glace

✗ *cf.* : ***avel-suilh***

**D'ar poent-se, ya ! Ar suilh-raden vije gwraet deus an dra-he** : À ce moment-là, oui ! On appelait ça les saints de glaces *(Skrigneg)* ; **Ar suilh-raden ! Peut keme(d) gwel, ar raden pa vent suilhet, beñ 'h a du toud hag a goueont hag ar patates a goue da-heul** : Les saints de glace ! Tu n'as qu'à voir, les fougères lorsqu'elles sont brunies, ben elles deviennent toute noire et tombent, les patates (les plants) tombent ensuite *(Skrigneg)*

**SUILHAÑ / SUILHO** ['syʎə] ['zyjo] : [***suilla*** 1659] vb. ; Brûler superficiellement / Brunir / Roussir

**Memes an dra-he a suilh ar raden ?** : Même ça, ça bruni les fougères ? *(Skrigneg)* ; **Suilhet é ar patates, chomet eint re bell war an tan** : Les patates sont brûlées, elles sont restées trop longtemps sur le feu *(Plouïe)* ; **Na hreune ket an e-tu er blavechou ma vise kalz luc'hed, rag suilhañ ree o bleuñ gante** : Les années où il y avait beaucoup d'éclairs le sarrasin ne montait pas en graine car ses fleurs roussissaient *(Brasparzh)* ; **Vich(e) ket lesket re, kar mar vije chomet re, mar teue ar glô re warnoñ a teuie da suilhañ, oa ket mad neuhe, nann** : On ne le laissait pas trop, car s'il était resté trop, s'il prenait trop la pluie il roussissait, ce n'était alors pas bon, non *(Berrien)*

**SUITAJ** ['sɥitəʒ-ʃ] : n.f. ; Descendance

**Memes hano meump, med n'omp ket deus ar memes suitaj !** : Nous avons le même nom, mais nous ne sommes pas de la même descendance ! *(Poullaouen)*

**SUJAÑ / JUJAÑ** ['sy:ʒə] ['ʒy:ʒə] : [***sugea*** 1659] vb. ; Soumettre (en corrigeant)

**Pugur me meus ket bet droad da gorrij houzh ! Kar an dow-all zo bet sujet ga'r bod-panal !** :Puisque je n'ai pas eu le droit de la corriger ! Car les deux autres ont été soumis au martinet ! *(Plonee)* ; **É bet jujet o-dow ha goulskoude oa an dow baotr** : Ils ont tous les deux été soumis et pourtant c'étaient les deux garçons *(Plonee)*

**SUKR** [sykʳ] : [***czucr*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['sykʳu]) ; (du) Sucre

**Un dister sukr** : Un brin de sucre *(Laz)* ; **Sukr peus laket (iv)e ?** : Tu as mis du sucre aussi ? *(Berrien)* ; **Ha possubl é ur ouest evi(d) bevañ ? Petar é ur ouest-sukr da zeg dèn ?!** : Et c'est possible une boîte pour vivre ? Qu'est-ce qu'une boîte à sucre pour dix personnes ?! *(Plonee)* ; **Blam da gaoud arc'hant dé brenañ kafe ha da brenañ sukr 'e** : Afin d'avoir de l'argent pour acheter du café ou pour acheter du sucre également *(Landelo)* ; **Ha goud(e) lakeon c'hwec'h kant gramm sukr evid dow liur rubarb** : Et après je mets six cents grammes de sucre pour deux livres de rhubarbe *(Skrigneg)* ; **Se zo kaos neuhe neugn emm mïoc'h a sukr !** : C'est pourquoi alors elles ont besoin de plus de sucre ! *(Skrigneg)* ; **Med pé beilhon (a)nê ha pa lakon (a)nê hag ar sukr, an dra-he é an de a-raog hañ !** : Mais quand je les épluche et les mets et le sucre, ça c'est le jour avant hein ! *(Skrigneg)* ; **Ur mabig-Chesus neu'n, in sukr ase gis-se** : Un petit Jésus alors, en sucre là comme ça *(Lokarn)*

- **Dour-sukr** [du:r'syk] : (de l') Eau sucrée ; **Ga ur bann(e) dour-suk' ha gou(de)-se lakeè ur liñser braw neuhe ha vé darc'h(et) ar goloñn di(nd)an an he(d)-kwen(an) neuhe ha vé gwraet un taol sec'h !** : Avec un peu d'eau sucrée et ensuite on mettait alors un beau drap et on gardait alors la ruche sous l'essaim et on fait un coup sec ! *(Laz)*
- **Sukr munud** : Sucre en poudre ; **Ro ar suk' munud din (e)ta** : Donne-moi donc le sucre en poudre *(Plouïe)*

**SUKRAÑ / SUKRIÑ** ['sykrə] ['sykri] : [***sucra*** 1732] vb. ; Sucrer

**Vije ket sukret** : Ce n'était pas sucré (usuellement) *(Skrigneg)* ; **N'eint ket gwal suk(r)et, a-peu-prè eint ?!** : Elles ne sont pas très sucrées, elle le sont a-peu-près ?! *(Skrigneg)* ; **Oh moien zo dit da lak un tamm neubeutoc'h, kar sukret a-walc'h eint c'hoazh** : Oh tu peux en mettre un peu moins, car elles sont encore assez sucrées *(Skrigneg)* ; **Ar re-he so kalz mïoc'h sukret hag ar sklossennou deusoute zo kalz brassoc'h, ar re-he so sukret-hard(i)** : Ils sont beaucoup plus sucrés et leurs gousses sont beaucoup plus grandes, ils sont très sucrés *(Skrigneg)*

**SUL** [(z/s)y:l] : [vx. br. ***sul***] n.f. ; Dimanche

✗ *cf.* : ***dissul***

**Ar sul** [ar'zy:l] : Le dimanche ; **Daw é dibiñ 'naoñ hañ ! Hemañ é gato ar sul** : Il faut le manger hein ! C'est le gâteau du dimanche *(Plouïe)* ; **Komañsamant mis-eost, ar sul gentañ** : Début du mois d'août, le premier dimanche *(Plouïe)* ; **Ha c'hwi vé kanañ bep sul ba'n averenn** : Et vous qui chantez chaque dimanche à la messe *(An Uhelgoat)* ; **Deuh ar sul, pé yeemp d'an aver(e)nn vis(e) prenet un tamm *beefsteak*** : Le dimanche, lorsque nous allions à la messe, on achetait un peu de beefsteak *(Lannedern)* ; **Fars vije gwraet d'ar sul ! Med pass bemde ! Ar vïou oa emm deusoute da werzhañ !** : On faisait du far le dimanche ! Mais pas quotidiennement ! On avait besoin des œufs pour vendre ! *(Skrigneg)* ; **Beb sul on bet ba Arzano** : Je suis allé chaque dimanche à Arzano *(Plouïe)* ; **Med ar re-he 'h ee beb sul ar mod-se da ev' un banne traou** : Mais ils allaient chaque dimanche comme ça boire un coup *(Kolloreg)* ; **Ar re-he teue toud d'ar sul d'o(be)r jeuiou da gêr Kerlèr'n** : Ils venaient tous le dimanche faire des jeux au village de Kerlaeron *(Plourac'h)* ; **Ha n'o ket braw (e)vid ar sadorn nag ar sul** : Il ne fera pas beau le samedi ni le dimanche *(Skrigneg)* ; **Ha ba du-mañ vïe gwraet an dra-he da sul** : Et chez moi on faisait ça le dimanche *(Lokmarïa)* ; **Sul kentañ mis even** : Le premier dimanche du mois de juin *(Skrigneg)* ; **Ar re-he 'h a d'an aver(e)nn beb-sul** : Ils vont à la messe chaque dimanche *(Skrigneg)* ; **Amañ hi(s)-mañ n'oc'h ket gouest da brenañ ur *gigot* bep sul amañ gi(s)-mañ (aha)noh !** : Ici vous ne pouvez pas acheter un gigot chaque dimanche ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Me(d) me mis(e) plijadur deus houzh ! Da sul ree-hi kig-soubenn just a-walc'h** : Mais j'avais de l'affection pour elle ! Le dimanche elle faisait justement du pot-au-feu *(Kleden)*

- **A-benn sul** : Dimanche prochain ; **'Benn sul (e)ma ar pardon Santes-Katell, an eil sul mis-mae !** : Dimanche prochain c'est le pardon de Sainte-Catherine, le deuxième dimanche du mois de mai ! *(Ponvel)*
- **Ar sul-all** : Dimanche dernier ; **Ya, set(e) ar wich divèo oa ahe his-se, ar sul-all** : Oui, il était donc là la dernière fois, dimanche dernier *(Skrigneg)*
- **D'ar sul-nos** : Le dimanche soir ; **Hag an dud 'n (hi)ni yee d'ar bal d'ar sul-nos ha teue d'ar gêr toud (e)n-ur ganañ** : Et ce sont les gens qui allaient au bal le dimanche soir et qui revenait à la maison tous en chantant *(Sant-Wazheg)*
- **Da sul-vintin** : Le dimanche matin ; **An dra-s(e) vise gwraet demp da sul, da sul-vintin** : On nous faisait ça le dimanche, le dimanche matin *(Lokmarïa)* ; **Ha ganin oa digoueet an de-all 'e, dessad(or)n deus an nos, oa teir eur deuh ar mintin oa, 'feñ d'ar sul-vintin kajimant** : Ça m'était aussi arrivé l'autre jour, samedi soir, il était trois heures du matin, enfin quasiment le dimanche matin *(Brennilis)*
- **Labour-sul, labour nul** : Travail du dimanche, travail nul ; **« labour-sul, labour nul » pugur oa bet difennet, 'houzes a-walc'h, ga'r relijïon labourad d'ar sul** : « labour-sul, labour nul » puisque c'était défendu, tu sais bien, par la religion de travailler le dimanche *(Plouïe)*

**SUL-BLEUNIOU** [zyl'blœ̃.ɲu] : [***zul Bleuïou*** 1846] n.m. ; Dimanche des rameaux

**Med ar bouteier-lèr tàent kim(ed) pé oa ar sul-bleuniou** : Mais les souliers n'étaient sortis que pour le dimanche des rameaux *(Plonee)* ; **Pé vise bennïet ar beus 'è deiezh ar sul-bleuñiou, beb a damm beus ba'r parkeier-ed ha pis(e) ed braw** : Lorsqu'on bénissait le buis le jour du dimanche des rameaux, du buis dans chaque champ de blé et tu avais du beau blé *(Kleden)* ; **Deiezh ar sul-bleuniou, lakad bep a damm bod-beus ba'r parkeier-ed ha oa sur dé gaoud ed braw, ed gwelloc'h** : Le jour du dimanche des rameaux, mettre des rameaux de buis dans chaque champ de blé et c'était sûr d'avoir du beau blé, du meilleur blé *(Kleden)* ; **Vijent mouchet war-lerc'h sul-bleuniou hag ar sul war-lerc'h Pask vijent divouchet ! Teir su(zhu)n vij(e) ! Ha brallet ar c'hleier neuhe !** : On les voilait après le dimanche des rameaux et on les dévoilait le dimanche après Pâques ! C'étaient trois semaines ! Les cloches étaient alors sonnées en branle ! *(Skrigneg)* ; **Ar sul-bleuniou, an de(v)ezh-te, forz penvar(e) oa deuh ar bla, pugur an dra-h(e) voa arrivet ga Pask, forz pe-sort mod : Ar boutou-lèr vïe bet lakeet goud(e) vïe bet 'hond da skorn(añ) an amzer ! Ar boutou-lèr ha ga chaossetou gwenn** : Le dimanche des rameaux, ce jour-là, peu importe la période de l'année, puisque c'était arrivé à Pâquess, peu importe comment : On chaussait les souliers même si le temps se glaçait ! Les souliers avec des chaussettes blanches *(Plonee)*

**SULVEZH** ['(s/z)yl(v)əz-s] : [***sulvez*** 1659] n.m. ; (un) Dimanche

**Ur sulvezh hag oaint toud c'hoa(r)i kartou da houde lein** : Un dimanche qu'ils étaient tous en train de jouer aux cartes après midi *(An Uhelgoat)* ; **Hemañ oa aet d'ar bal ur sulvezh** : Il était allé au bal un dimanche *(Poullaouen)*

- **Sul(v)ezh ar Sakramant-Bras** : Le dimanche du Saint-Sacrement ; **Sul(v)ezh ar Sakramant-Bras, peus droad d'ond dé neuñial, 'h a an Dieoul maes ar stêr** : Le dimanche du Saint-Sacrement, tu as le droit d'aller nager, le diable sort de l'eau *(Kleden)* ; **Hag ar wech vis(e) bet Sul(v)ezh ar Sakramant Bras neu'n, ah(e) vis(e) ar person ba-kreis ar macheñ ha vis(e) pe(va)r (o) tougen 'naoñ ha vis(e) lak(et) nunu neu'n penn-a-benn ha be vise ur prossessïon ha neu'n vis(e) aet an Dieoul maes ar stêr** : Et dès que le dimanche du Saint-Sacrement était passé, le prêtre était alors au centre du truc et quatre le portaient et on mettait alors des digitales de bout en bout, une procession se déroulait et alors le diable était sorti de la rivière *(Kleden)* ; **Da Sul(v)ezh ar Sakramant Bras 'h a an Dieoul doc'h an dour** : Le dimanche du Saint Sacrement le diable sort de l'eau *(Kleden)*

**SUNAÑ / CHUNAÑ** ['sy:nə] ['ʃy:nə] : [***sunaff*** 1499] vb. ; Sucer / Chiner

**Te zo 'chun(añ) (a)darre !** : T'es encore à chiner ! *(Poullaouen)*

**SUPOSIÑ** [sy'po:zi] : [***suposi*** 1732] vb. ; Supposer

**Supos(et) me werzh ur vuoc'h doc'h, un tammig rin doc'h : Arc'hant-ar-chañs** : Suppose que je te vende une vache, je te donnerais un petit quelque chose : La ristourne symbolique *(Laz)*

**SUPRIMAÑ** [sy'prim(ə)] : vb. ; Supprimer

**Alïes ar yar vé suprim' a-raog vé aet-hei re fall 'è, ar c'hleñved...** : Souvent on supprime la poule aussi avant qu'elle n'aille trop mal, la maladie... *(Laz)* ; **Goude-se pé oa bet suprimet ahe ha gwraet ar skalierou ba fass an nor ahe** : Et ensuite lorsqu'il fut supprimé on mit les escaliers là en face de la porte *(Plouïe)* ; **Ar reñ-h(e) so da veañ suprimet ahe ! Ar re zo sec'h !** : Ils sont à supprimer là ! Ceux qui sont secs ! *(Skrigneg)*

**SUR** [(z/s)y:r] : [***sur*** 1499] ad. ; Sûr (-ement) / Certain(ement) / À coup sûr / Pour sûr

**Ah weo ! Se zo sur !** : Ah si ! C'est certain ! *(Skrigneg)* ; **Pé oa gurun alesse sur oa glô** : Quand le tonnerre venait de là-bas il pleuvait à coup sûr *(Plouïe)* ; **Ha be sur lar nin no arc'hant** : Et soit certain que nous aurons de l'argent *(Landelo)* ; **Heñ n'o ket ba'r gêr sur a-raog arc'hoazh** : Il ne sera pas à la maison sûrement avant demain *(Landelo)* ; **Beañ sur ! Ni vije braw ene, ba'r bern-voenn, tomm demp !** : Sois sûr ! Nous étions bien là, dans le tas de foin, au chaud ! *(Skrigneg)* ; **Neu'n vïe ket sur an traou ken just-te ! Peus kim(ed) gwel(ed) (aha)nah !** : Certainement qu'alors tout n'était pas si juste que ça ! T'as qu'à voir ! *(Sant-Wazheg)* ; **Ma vefe bet voien da vusuliñ nerzh ur bramm me oa sur la me zo re dec'h !** : S'il y avait eu un moyen de mesurer la puissance d'un pet j'aurais été sur de vous battre ! *(Poullaouen)* ; **Ene oa bet ur friko, n'é ket (e)vel dre amañ, sur 'hat !** : Là il y avait eu un banquet, ce n'est pas comme par ici, ça c'est sûr ! *(An Uhelgoat)* ; **N'é ket braw sur !** : Ce n'est pas correct, c'est sûr ! *(Plouïe)* ; **Un dihastadenn no sur !** : Il va sûrement se prendre une déculottée ! *(Poullaouen)* ; **Sur na ka(v)et mad (a)nèoñ hat !** : Pour sûr qu'il avait trouvé bon tiens ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Me renk be sur (e)n-om ga(v)in d'o(be)r un dra benneket prop (a-)benn komer (a)naoñ** : Je dois être sûr de me retrouver à faire quelque chose de propre avant de le prendre *(Plourac'h)* ; **Ah tik oa sur ! Oh ya, deuh ar re-he vise da ziwall deusoute hañ** : Ah il était vicieux pour sûr ! Oh oui, il fallait faire attention à ceux-là hein *(Plouïe)* ; **Med deuh e vin, deuh e fass a wele a-walc'h lar hemañ é a-walc'h, sur !** : Mais à sa mine, à sa face elle voyait bien que c'était bien lui, certainement *(Plonee)* ; **Ha sur gad an dud zo, ba'h an oad ha (e)maint** : Et certainement avec les gens qu'il y a, à l'âge qu'ils ont *(Skrigneg)* ; **Me blij din pé ran-me un dra menneket be sur deus pezh a laran** : Moi j'aime bien quand je fais quelque chose être sûr de ce que je dis *(Plourac'h)* ; **Kasimant-sur é-hañw marw ! Sur-tre memes !** : Il est quasiment certain qu'il est mort ! Même très certainement ! *(Lokered)* ; **N'oun ket re sur petra oa digouêt, med un dra mennaket drol meus gwelet** : Je ne suis pas trop sûr de ce qui s'est passé, mais j'ai vu quelque chose d'étrange *(Poullaouen)* ; **N'ounn ket 'g-eñw nagn kêr (e-)bed d'ar poent-se, eo ? N'oun ket sur...** : Je ne sais pas s'ils n'avaient pas de chez eux à cette époque-là, si ? Je ne suis pas sûr... *(An Uhelgoat)* ; **Hag ar re-s(e) sur neus ràet taoliou-gwen(an) ha partïet, rekuper(e)t sur ga un' m(e)nneket ba tu b(e)nneket** : Et certainement qu'ils donnaient des essaims d'abeilles et elle partit, sûrement récupéré par quelqu'un quelque part *(Kleden)* ; **Be sur oun en tu ganit** : Soi certain que je suis de ton côté *(Poullauen)* ; **Pass mïoc'h 'vid ba lec'h-ell sur !** : Certainement pas plus qu'ailleurs *(Kergloff)* ; **Ar vamm-gozh am(añ), ma nije prenet, a nije pêe(t) un tamm ar mis, kem(en)t-ha be sur !** : Ici la grand-mère, si elle avait acheté, elle aurait payé un peu par mois, histoire d'être sûre ! *(Skrigneg)* ; **Fagodo ur c'hant fagod ba o devezh, oh ! Benn-neu'n nïent labouret ! Sur nïent !** : Fagoter un cent de fagots dans leur journée, oh ! Pour-lors ils avaient travaillé ! Certainement ! *(Kergloff)* ; **Oh sur lar vïe gwraet un dra m(e)nneket dê !** : Oh, on leur faisait sûrement quelque chose ! *(Sant-Wazheg)* ; **Me(d) n'é ket aes 'è blamañ tud ma n'oc'h ket sur (aha)noh ! Ha heñ nôa ket gwel(e)t nintra 'bénn-neuh(e)** : Mais ce n'est pas non-plus facile de blâmer les gens si vous n'êtes pas sûr ! Et lui n'avait pour-lors rien vu *(Laz)*

- **Forz-sur** : À coup sûr ; **Me meus klêt hoñzh bremañ zo, forz-sur, un tregont bla so** : Je l'ai entendue (cette histoire) il y a maintenant, à coup sûr, une trentaine d'années de ça *(Landelo)*
- **Gwarantet-sur !** : Sur et garanti ! ; **Ma pis(e) go(v)elet ho falc'h, laket (a)nèi mad, stenn ! Gwarantet-sur ! Eh beñ ale hop, tan dèi !** : Si vous aviez battu votre faux, que vous l'aviez bien mise, tendue ! Sur et garanti ! Eh ben allez hop, on fonce ! *(Kleden)*
- **Kasi-sur** : Quasi(ment) sûr / Très certainement ; **Med ka(s)i-sur a-walc'h 'h on (e)n-om dromplañ** : Mais je dois très certainement me tromper *(Skrigneg)* ; **Oh ! Me zo 'hond da brenañ dow 'e, kar damaig, ka(s)i-sur ar reñ-h(e) so mad 'benn eint ru mod-se !** : Oh ! Je vais aussi en acheter deux, car tout à l'heure, elles sont très certainement bonnes avant qu'elles soient rouges comme ça ! *(Skrigneg)*
- **Ma'hat-sur** : Il y a de fortes chances ; **Nann-nann, ma'hat-sur !** : Non-non, c'est fort probable *(Skrigneg)* ; **Daon ! Ma'hat-sur, te n'out ket tamm (e-)bed gwelloc'h 'è !** : Diantre ! C'est fort probable, toi tu n'es pas mieux non-plus ! *(Skrigneg)*
- **Protikamant-sur** : Pratiquement sûr ; **Protik'mant zigouee an dra-he sur** : Ça arrivait, c'est pratiquement sûr *(Plouïe)*
- **Sur a-walc'h** : Sûrement / Bien sûr ; **Sur a-walc'h na bet memes-tra** : Il avait quand-même sûrement eu *(Skrigneg)* ; **Beñ sur a-walc'h oa-hañw uvel mat (a-)benn mond dreist ar gwe kement-se** : Ben il devait sûrement être très haut avant d'aller tant que ça par-dessus les arbres *(Landelo)* ; **Ah ya ! Sur a-walc'h !** : Ah oui ! Bien sûr ! *(An Uhelgoat)*

**SUR-MESUR** [syrmø'zyr] : ad. ; Sur-mesure

**Dilhad mad ha dilhad sur-mesur, re vraw** : De bons vêtements, et des vêtements sur-mesure, de beaux vêtements *(Plonee)*

**SURNATUREL** [syrnatyrɛl] : ad. ; Surnaturel (-le)

**Opala ! N'é ket un dèn normal (a)nèoñ, deuh hemañ é daw diwall drame zo un dèn surnaturel sur a-walc'h !** : Opala ! Ce n'est pas une personne normale, il faut faire attention à lui parce que c'est sûrement une personne surnaturelle *(Landelo)*

**SURPREN** ['syrprən] : [***sourprenaff*** 1519] vb. (p.p. **-et** [syr'preːn(əd-t)]) ; Surprendre

**Ha surprenet oas bet 'è, sur a-walc'h 'è** : Et tu avais certainement aussi été surpris *(Skrigneg)* ; **Ar mouss bihen a zo surprenet 'ha, sur walc'h, deus ar mod welon** : Le petit enfant est surpris ma foi, sûrement, à ce que je vois *(Laz)* ; **'N nos(ve)zh oa erc'h, oa deut un' tre lec'h peus ket lakee(t) ho oto ha meñ oa war ar penn-all du-he, oa surpren' ganin** : Une nuit il y avait de la neige, il en vint un juste là où vous avez mis votre automobile et moi j'étais à l'autre bout là-bas, il fut surpris par moi *(Laz)* ; **Mond a remp papred war-raog, pass re vuan, trankil papred, owen da ve surprenet gad un tenner bennaket, ku barzh un tu bennaket** : Nous continuions d'avancer, pas trop rapidement, toujours tranquillement, de peur de se faire surprendre par un tireur embusqué *(Plouïe)*

**SURPREN** ['syrprən] : [***sourpren*** 1530] n.m. ; Surprise

- **Dre-surpren** : Par surprise ; **Oh ! Hemañ n'é ket sterd da zizon(iñ) hañ ! Ma vé rôet daoñ dre-surpren** : Oh ! Il n'est pas dur à frustrer hein ! Si on lui donne par surprise ! *(Skrigneg)*

**SURTOUD** ['syr,tud-t] : ad. ; Surtout

✗ *syn.* : ***dreist-oll***

**Surtoud toud ba'n ti ! Toud : Yir, chass bihen, beb-sort toud !** : Surtout tout dans la maison ! Tout : Des poules, des chiots, toute sorte ! *(Plonee)* ; **Pugur ma vise laket re vras ba-lec'h oa yeot ha surtoud treus-yeot ahe his-se** : Puisque si l'on rendait trop grand là où il y avait de l'herbe et surtout du chiendent comme ça *(Plouïe)* ; **Surtoud oa keme(d) mamm ba'r gêr ganin** : Surtout qu'il n'y avait que ma mère à la maison avec moi *(Berrien)* ; **Tiri neve surtoud war Gallag ahe** : Surtout des maisons neuves ici sur Callac *(Kalaner)* ; **Surtoud é red dê moned toud kuit** : Surtout qu'il leur faut tous partir *(Skrigneg)* ; **Surtoud 'h ee da gousked barzh ar c'hrow ha-toud** : Surtout qu'il allait dormir dans la crèche et-tout *(Lokmaria)* ; **Surtoud an añsianed : pemp pe c'hwec'h oa deus ar re nagn ket gwraet ar bresel** : Surtout les anciens : cinq ou six qui étaient de ceux qui n'avaient pas fait la guerre *(Kleden)*

**'TA** [ta] : ad. ; Donc (cf. **(E)TA**)

**TABAOTR** [ta'bowtʳ] : [***tourc'hpaotr*** 1992] n.m. (pl. **-ed** [ta'bowtʳəd-t]) ; Virago

**TABOR / TAÑBOR** ['tɑːbɔr] [tɑ̃'bɔːr] : [***tabor*** 1992] n.m. (pl. **-iou** [ta'bɔrju] [tɑ̃'bɔrju]) ; Tabouret (cf. **SKABELL**)

**War an tañbor** [tɑ̃'bɔːr] **ahe** : Là sur le tabouret *(Plouïe)* ; **Ha 'vi(d) ar merc'hed neu'n a vouete ar wentéres vis(e) laret renk ar greun d'ond ba'r wentéres, boueta 'r wentéres, ur plac'h vïe war un tabor** ['tɑːbɔr] : Et alors pour les femmes qui alimentaient le tarare on disait de ranger le grain pour qu'il aille dans le tarare, alimenter le tarare, une femme était sur un tabouret *(Ponvel)* ; **Un tabor blam dèi da vé uhel, vïe aessoc'h dèi** : Un tabouret afin qu'elle soit haute, c'était plus facile pour elle *(Ponvel)*

**TACH / TARCH** [taʃ] [tɑ.rʒ-ʃ] : [***taige*** 1633] n.m. (pl. **-ou** ['taʃu]) ; Tache

**Ma c'hoar na ur pezh tarch ahe his-se war hi c'hein 'è ha ma vije bet war hi vass oa ifamet, houzoh walc'h !** : Ma sœur avait aussi une énorme tache là comme ça sur le dos, si elle l'avait eue sur le visage, elle aurait été défigurée, vous savez bien *(Skrigneg)*

- **Tach-du** : Grain de beauté ; **Un tarch du vije lar(e)t amañ hag un tarch-gwin, pa vije un' bras, 'vel lod a vije an hanter deuh o vass du wichou** : Ici on disait un grain de beauté et une tache de vin, lorsque c'était une grande, comme certains qui avaient parfois la moitié de leur visage soir *(Skrigneg)*
- **Tach-gwin** : Tache de vin ; **Denise a neus toud, hi c'hein toud, un tarch-gwin neus 'e** : Denise a une tache de vin sur tout le dos *(Skrigneg)*

**TACH** [taʃ] : [***taig*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['taʃu]) ; Clou / & fig. Tune / Pognon / Oseille

✗ *syn.* : ***broud*** ; & *cf.* : ***glow, moni***

**Un tamm gwele bihen ga tachou barzh, re-vraw** : Un tout petit lit avec de beaux clous à l'intérieur *(Plonee)* ; **Kaoutchou neuhe oa ba'n dan, n'é ket tachou** : C'était alors du caoutchouc en dessous, non pas des clous (sabots) *(Kolloreg)* ; **Neus ket kalz a dachou kin / Neus ket kalz tachou kin** : Il n'a plus beaucoup de tunes *(Plouïe)* ; **An dôenn vije gwraet ga tachou neuhe** : On faisait alors le toit avec des clous *(Skrigneg)* ; **Ha kleet vïent, pugur tachou voa didan o bouteier, sete vïent klêt 'vale !** : Et on les entendait, puisqu'ils avaient des clous sous leurs bottes, on les entendait donc marcher *(Plonee)* ; **Oh ! Ur boutou-koat ga'n dra-h(e), ba ho treid ! Ga'n tachou ba'n dan ! Ba-neuhe oa ket ar mod ar c'haoutchou c'hoazh !** : Oh ! Une paire de sabot avec ça, aux pieds ! Avec des clous en dessous ! Ce n'était pour-lors pas encore la mode du caoutchouc ! *(Kolloreg)*

- **Tach-tôer** : Clou de couvreur ; **Med red vije toull anê hag hadlakad ene ga tachou-tôer, pevar santimetr** : Mais il fallait les percer et les remettre là avec des clous de couvreur, quatre centimètres *(Skrigneg)*

**TACHAÑ** ['taʃə] : [***tachaff*** 1499] vb. ; Clouer

**Ha yeo ! Préss war'nèoñ deuh ar mintin pugur na laket kaoutchou d'i wreg (e)vid tach anê deuh ar raog** : Ah si ! Le matin il était pressé puisqu'il avait mis du caoutchouc à sa femme pour les clouer sur l'avant *(Kolloreg)* ; **Ha vijent tachet a-peu-prè ha goude ziminüe an tach, vije bihannoc'h ar mein, beñ an tachou oa bihannoc'h 'è !** : Et elles étaient clouées à peu près et après le clou diminuait, les ardoises étaient plus petites, ben les clous étaient également plus petits ! *(Skrigneg)*

**TACHAÑ** ['taʃə] : [***tacha*** 1621] vb. ; Tacher (de faire *qqchose*)

**Nann, an dud tachè d'o(be)r ar gwellañ ma hallegn, pet(r)a !** : Non, les gens tachaient de faire le mieux qu'ils pouvaient quoi ! *(Sant-Wazheg)*

**TACHED** ['taʃ(ə)d-t] : [***tachet*** 1955] ad. ; À clous (sabot)

**Ha nign, pé teuemp d'ar gêr deuh ar skol, vise risket war hezh neuh(e) ga bouteier-koat tach(e)d** : Et nous, lorsque nous revenions à la maison de l'école, on glissait dessus, chaussés de sabots de bois à clous *(Brennilis)*

**TACHED** ['taʃəd-t] : [***tachet*** 1710] ad. ; Taché (-e)

**Me(d) un' mennañket hallche be tached 'taw sete vije, 'benn chetañ 'nê ba'r pressou(e)r, a vije gwel(et) penaos vïe kont** : Mais il y a toujours une (pomme) qui pouvait être tachée, donc avant des les jeter dans le pressoir, on regardait comme c'était *(Skrigneg)*

**TACHENN** ['taʃən] : [***tachenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [ta'ʃɛnu]) ; Parcelle / Terrain / Zone (délimitée)

**Ah ya ! Pep-hini na i lod brem(añ), ah ya ! War ur pezh tachenn ahe** : Ah oui ! Chacun avait sa part maintenant, ah oui ! Sur une grande parcelle *(Sant-Nigouden)* ; **Un dachenn oa ha' vis(e) daw toullañ ba-lec'h tàe ar gaz maes pet(r)a !** : Il y avait une zone par laquelle les gaz s'échappaient qu'il fallait percer quoi ! *(Kareis)* ; **D'ar merc'her d'aba(r)d'hê neu'n 'h ee ar patroñ da zihelliñ 'n dour da zond war i dachenn daoñ** : Alors le mercredi en fin d'après-midi, le patron allait réorienter l'eau pour qu'elle aille sur son terrain à lui *(Kareis)* ; **Un taol deus a beb tu hag ar vountegenn distaget vije renket 'tre an divisker d'o(be)r renkennadou 'hed an dachenn** : Un coup de chaque côté et la motte détachée était rangée entre les jambes pour faire des rangées le long de la parcelle *(An Uhelgoat)* ; **Ba serten tachennou vise daw kass dour ! Ha war-lerc'h vis(e) gwraet gwajou bihen neu'n da lakad dour partoud pet(r)a ! Pugur ar yeot tàe ga'n dour !** : On envoyait de l'eau sur certains terrains ! Et après on faisait alors de petits ruisseaux pour mettre l'eau partout ! Puisque l'herbe pousse grâce à l'eau *(Kareis)* ; **D'ar c'hont de Kergueven oa, an dourbierenn oa dèoñ ! Hoñzh oa bet esploatet pad ar bresel pevarzeg hag an dra-he oa un dachenn, med an dra-he oa bras !** : C'était au comte de Kergueven, la tourbière était à lui ! Elle fut exploitée pendant la guerre quatorze et c'était un terrain, mais c'était grand ! *(Brennilis)*

- **Mestr war an dachenn** : Maître des lieux ; **Mestr ataw war an dachenn** : Toujours le maître des lieux *(Ar Fouillez)*
- **War an dachenn** : En chantier ; **Ahe (e)ma an traou war an dachenn** : Là tout est en chantier *(Skrigneg)*

**TAD** [tɑːd-t] : [vx. br. ***tat***] n.m. (pl. **-ou** ['tɑːdu]) ; Père / Mâle

**Bidoc'hig hi zad !** : la petite fille à son papa ! *(Skrigneg)* ; **Ar paotr zo hèñvel-mil deus e dad** : Il est tout le portrait de son père *(Berrien)* ; **Pigur e dad oa artisan** : Puisque son père était artisan *(Sant-Hern)* ; **Ma dad zo ahe, sell ! Hezh é mé dad** : Mon père est là, regarde ! C'est mon père *(Ponvel)* ; **Heñ oa yontr da mé sad ar mo(d)-se** : C'était ainsi un oncle à mon père *(Laz)* ; **Ma zad oa yowank pa oa deut d'ar velin ahe** : Mon père était jeune lorsqu'il est venu au moulin *(Berrien)* ; **Matresse ray (e)vel e da-kozh, ma zad ha oa tad da hanter-kant la** : Peut-être fera-t-il comme son grand-père, mon père était père à cinquante ans *(Plouïe)* ; **(A-)beurzh ma zad** : Du côté paternel *(Poullaouen)* ; **Hezh oa kender da ma zad** : C'était un cousin à mon père *(Berrien)* ; **Da dad oa kerent deuh ar-he ?** : C'étaient des parents à ton père ? *(Plouïe)* ; **An dra-he zo un dra, ma zad, n'é ket aes da lared** : C'est une chose, mon père, qui n'est pas facile à dire *(Sant-Hern)* ; **Ba an antrepris oamp tri vreur ha ma zad** : Dans l'entreprise nous étions trois frères ainsi que mon père *(Kalaner)* ; **Ha ma sad oa neuhe (e)vid tenn ar plous deuh ar bern** : Et mon père était alors pour tirer la paille du tas *(Speied)* ; **Me meus bet klêt an dra-he ga'n tad alïes, ah ya !** : Moi j'ai entendu ça par mon père souvent, ah oui ! *(An Uhelgoat)* ; **Mé mamm, pad ar bresel, pé oa mé sad prisonier voa daw dèi mond divizhoures ba'r fermachou** : Ma mère, pendant la guerre, lorsque mon père était prisonnier il lui fallait devenir journalière dans les fermes *(Sant-Wazheg)* ; **Red 'o dac'h chom ba'r yêr da labourad pugur ho tad so klañw** : Il faudra que tu restes à la maison travailler puisque ton père est malade *(Lokarn)* ; **Pass da dad ! Da dad-kozh !** : Pas ton père ! Ton grand-père ! *(Skrigneg)* ; **Te eo tad ar geier !** : T'es le roi des mensonges ! *(Poullaouen)* ; **Ya, med seizh bugel neus ha deus tri dad !** : Oui, mais elle a sept enfants de trois pères ! *(Skrigneg)* ; **Ya, seizh bugel neus, med tri dad so !** : Oui, elle a sept enfants, mais il y a trois pères ! *(Skrigneg)* ; **Me(d) kaoud a ra dit heñ oa tad diñ ? – Ah ! Hèñvel-bew out deusountoñ hag e-se 'hat ! Oa ket kap da lar(e)d oa ket tad dit a'ha ! Kar hèñvel out deusountoñ !** : Mais tu crois qu'il était mon père ? – Ah ! Ma foi tu es son portrait craché de toute façon ! Il ne pouvait pas dire qu'il n'était pas ton père ma foi ! Car tu lui ressembles ! *(Skrigneg)*

- **Ar jistr so mad, me(d) ar gwin é an tad !** : Le cidre c'est bon, mais c'est le vin le meilleur ! (m-à-m. … mais le vin est le père !) *(Skrigneg)*
- **Mond da dad** : Devenir père ; **Te zo hond da dad** : Tu vas devenir père *(Skrigneg)*

- **Tad-moualc'h** : Merle mâle ; **An tad-moualc'h, sañset, a-raog é arri ar goañw, pé oa war beg ar wênn-bér, a gomañse kanañ** : Le merle mâle, avant l'arrivée de l'hiver, chantait paraît-il au sommet d'un poirier *(Mael-Karais)*

**TAD-ÏOU / TAD-ÏOU-KOZH** [ta'diu] [tadiu'ko:z-s] : [***tadiou*** 1659] n.m. ; Arrière-grand-père / Bisaïeul

**Coat Bras oa demp, da ma zad-ïou oa toud !** : Coat Bras nous appartenait, tout était à mon arrière-grand-père ! *(Skrigneg)* ; **Pugur oa ur verc'h vihen d'an tad-ïou amañ** : Puisque c'était ici une petite fille de mon arrière grand-père *(Skrigneg)* ; **An ti-mañ zo sa(ve)t ga ma zad-ïou, mil naw-c'hant tri é sa(ve)t an ti-mañ !** : Cette maison est faite par mon arrière-grand-père, cette maison est construite en mille neuf cent trois ! *(Skrigneg)* ; **Ha mod-all, gwich-all gozh, pa oa ma zad-ïou amañ, ba'h ar prad d'an traoñ ahe oa ur vil(in) 'è, me(d) an dra-he oa ur vil(in) da zreilhañ 'nê gross** : Et sinon, dans l'ancien temps, lorsque mon arrière-grand-père était ici, là dans le pré en bas, il y avait aussi un moulin, mais c'était un moulin pour les hacher grossièrement *(Skrigneg)*

**TAD-KÀER** [ta(t)'kɛ̀:r] : n.m. (pl. **tadou-kàer** [tadu'kɛ̀:r]) ; Beau-père (cf. **LESTAD**)

**Am(añ) vïemp dow : An tad-kàer ha me** : Ici nous étions deux : Le beau-père et moi *(Skrigneg)* ; **Ma zad-kàer (a-)benn pa oa deut an hañw** : Mon beau-père quand l'été était venu *(Skrigneg)* ; **Pugur noa bet un tamm marc'h kozh diwar douar ar maner, ga e dad-kàer** : Puisqu'il avait eu un vieux cheval des terres du château, de son beau-père *(Plonee)* ; **Ahe meus un' bet ga'n tad-kàer, un' da droc'hañ goujil** : Là j'en ai eu une de par mon beau-père, une pour couper la litière *(Berrien)* ; **Ha an tad-kàer a oa ur championñ 'vid an dra-he, hezh a ouïe troc'hañ goujil !** : Le beau-père était un champion pour ça, lui savait couper la litière ! *(Berrien)* ; **Pé vise-heñw mew, e dad-kàer dèoñ, voa fogeal ga e chounaio** : Lorsqu'il était saoul, son beau-père, se vantait de ses choux-navets *(Speied)* ; **Tad-kàer ma merc'h ahe, heñ vije dalc'h-mad 'c'hoarzhin ! Ha oa hanvet *Sourire*** : Le beau-père de ma fille là, il était toujours en train de sourire ! Il fut appelé Sourire *(Skrigneg)* ; **Pi(g)ur mé sa'-kàer ree an dra, tad mé gwas oa sañset d'o(be)r traou ar mo(d)-s(e)** : Puisque mon beau-père le faisait, le père de mon mari était censé faire des choses comme ça *(Sant-Wazheg)* ; **Vefeh ket bet kont(an)t d'ond da di ma merc'h ? Hi da(d)-kàer zo ganti, me(d) hezh so e(rr)o kozh !** : N'auriez-vous pas été d'accord d'aller chez ma fille ? Son beau-père est avec elle, mais il est devenu vieux ! *(Karais)*

**TAD-KOZH** [ta'ko:z-s] : n.m. (pl. **tadou-kozh** [tadu'ko:z-s]) ; Grand-père

**Ta-kozh Jean** : Le grand-père de Jean *(Plouïe)* ; **Hañ ! Te anvee i dad-kozh ?!** : Han ! Tu connaissais son grand-père ?! *(Skrigneg)* ; **Hezh é kamarad ta-kozh** : C'est le copain de grand-père *(Plonee)* ; **Me(d) da dad-kozh, heñ oa digourdi !** : Mais ton grand-père était dégourdi ! *(Skrigneg)* ; **Un dra meus disket ga ma za-kozh ha meus soñj** : Une chose que j'ai apprise de mon grand-père et dont je me rappelle *(Plouïe)* ; **Med alïes vije ur vamm-gozh petram un tad-kozh ha' (e)n-im okupe deuh ar vugwale** : Mais il y avait souvent une grand-mère ou un grand-père qui s'occupaient des enfants *(Berrien)* ; **Matresse ray (e)vel e da-kozh, ma zad ha oa tad da hanter-kant la** : Peut-être fera-t-il comme son grand-père, mon père était père à cinquante ans *(Plouïe)* ; **Ma za-kozh, hezh a ree toud** : Mon grand-père faisait tout *(Plouïe)* ; **Me meus debet bar(a) du (iv)e ba-ti ma zad-kozh** : J'ai aussi mangé du pain noir chez mon grand-père *(Plouïe)* ; **Ha ma zad-kozh oa bras ha kreñw !** : Et mon grand-père était grand et fort ! *(Plouïe)*

**TAD-KUÑ / TAD-KEUÑ** [tad'kỹ:] [ta(t)'kœ̃:] : [***tad cûn*** 1659] n.m. ; Bisaïeul

**TAD-PÀERON** [ta'pɛ:rən] : n.m. ; Parrain (cf. **PÀERON**)

**E dad-pàer(o)n na ploñjet ba'r c'hanol da lak ur gordenn war penn ar marc'h (e)vi(d) derc'hen hennoñ ba'r bord** : Son parrain plongea dans le canal pour mettre une corde sur la tête du cheval pour le tenir au bord *(Kleden)* ; **An tad 'h ee da-heuilh hag ar vamm-bàer(o)n hag an tad-pàer(o)n ! Ha neu'n ur voèr(e)b, pe an heñi vise, gésse an heñi bihen da vadeio !** : Le père suivait, ainsi que la marraine et le parrain ! Et alors une tante, oui celle qu'il y avaot, amenait le petit se faire baptiser ! *(Lokarn)* ; **Ma dad zo tad-pàeron d'un deus ar c'hleier Ponvel ha mamm-gozh ma dad zo mamm-bàeron d'un deus re Santes-Katell, he hano zo war'nèi 'è ha hano ma dad zo war heñi Ponvel 'è** : Mon père est parrain d'une des cloches de Plounévézel et la grand-mère de mon père est marraine d'une de celles de Sainte-Catherine, son nom est aussi dessus et le nom de mon père sur celle de Plounévézel également *(Ponvel)*

**TÀER** [tɛ:r] : [***taer*** 1557] ad. ; Autoritaire / Expéditif (-ve) / Irascible

**Hemañ zo un dèn tàer !** : C'est une personne autoritaire ! *(Plouïe)* ; **Oh ! Heñ n'é ket braw konto gantoñ ! Hezh so un dèn tàer ha n'eus keme(d) ar pezh a joñj 'gement zo mad ! Pezh a joñj ar re-all, pe pezh a lar ar re-all, vé ket mad daoñ !** : Oh ! Ce n'est pas facile de parler avec lui ! C'est quelqu'un d'irascible, il n'y a que ce qu'il pense qui est bon ! Ce que les autres pensent, ou ce que les autres disent, ça ne lui convient pas ! *(Skrigneg)*

**TÀERIÑ** ['tɛ:r(ə)] : [***tæri*** 1732] vb. ; S'emporter

**Houzh so un tamm bervadenn, 'benn 'dàer-hi a(r) mo(d)-s(e), un tamm traou berved** : C'est une espèce de soupe au lait, lorsqu'elle s'emporte comme ça, une espèce de chose bouillante *(Laz)*

**TAGAÑ** ['tɑ:gə] : [***tagaff*** 1499] vb. ; (s') Étrangler / (s') Étouffer / Sauter à la gorge

- **Kap da lakad ar vein da 'n-om dagañ** : Capable de semer la zizanie (m.-à-m. : Capable de mettre les pierres à se sauter à la gorge) *(Poullaouen)*

**TAILH** [taʎ] : [***taill*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['taʎu]) ; Simagrée / Manigance (cf. **ASTRAFOU**)

**An abostol a ra tailhou** : Le drôle de gars fait des simagrées *(Poullaouen)* ; **Pe-seurt tailhou (e)ma an dow hailhon 'h o(be)r dre-ahe ?** : Quelles manigances font ces deux vauriens par là ? *(Poullaouen)*

**TAILHAÑ / TAILHOU** ['taʎə] ['taju] : [***taillaff*** 1499] vb. ; Tailler / Rationner

**Ha ahe (e)ma ar rêsin 'tond, an dra-he zo poent tailhañ 'nê !** : Et là le raisin vient, ça il est temps de les tailler ! *(Laz)* ; **Gwech-ell vise ket plass dalc'h-mad da dailhañ ar moc'h** : Autrefois on n'avait souvent pas d'endroit pour tailler les cochons *(Ponvel)* ; **Vis(e) ket ur sañtimetr ha vis(e) tailhet deus ar foñs dé vek(ed) ar beg** : Il ne faisait pas un centimètre et on taillait du fond jusqu'en haut *(Kleden)* ; **Oh ga ur gontell kajimant-sur, ga un hach da zigentañ ma'hat vije tailhet d'o(be)r c'hoazh, troc'het ga un heskenn** : Très certainement avec un couteau, on les taillait au départ probablement avec une hache pour faire, coupées avec une scie *(Skrigneg)* ; **Ha deus an noñs neu'n vis(e) tailhet ar boesson ha pé vis(e) tailhet ar boesson fache an dud !** : Et le soir l'alcool était rationné et lorsque l'alcool était rationné, les gens se fâchaient ! *(Kleden)* ; **Oh fei 'hat ! Pugur me oa gleet din be 'tailhou ma heñi-me** : Oh ma foi ! Puisque je devais rationner la mienne *(Kolloreg)*

**TAKAD / TAKAJ** ['takəd-t] ['takəʒ-ʃ] : [***takad*** 1927] n.m. (pl. **-ou** [ta'kɑːdu] / **takajou** [ta'kɑːʒu]) ; Zone / Période / Endroit (lieu) / Secteur

**Ba'r hoûg ah(e), n'eus ket kalz kig ba'n takaj** : Il n'y a pas beaucoup de viande là dans la zone du cou *(Laz)* ; **Un troc'had tud ba un takad hag un troc'had ba un tu-all** : Un groupe de personnes dans une zone et un groupe de l'autre côté *(Plouïe)* ; **Petra vé laret deus an takad-mañ amañ 'ta ?** : Qu'est-ce qu'on dit de cette période-ci ? *(Plouïe)* ; **An dra-he zepand deus an takad lec'h vé kaoseet** : Ça dépend de l'endroit où ça se dit *(Plouïe)* ; **Amañ na vev ket an dud (ne)med deus an douar ba'n takad-mañ** : Ici dans cette zone les gens ne vivent que de la terre *(Poullaouen)* ; **Hag a vije gwraet gwachou bihen d'ablame(d) neuhen d'arosiñ un takad** : Et on faisait alors des petits ruisseaux afin alors d'arroser un endroit *(Skrigneg)* ; **Ha bi oa takadou ba serten prajou, añfoñsè ar saout barzh ha chomègn plantet barzh !** : Et il y avait des zones dans certains prés dans lesquelles les vaches s'enfonçaient et y restaient enfoncées ! *(Kareis)* ; **Oh, me(d) digentañ 'n-ur zibark(añ) ba'n Amerik, mé kar(e)t-hou, nin zo dibark(et) ba un takad powr a-walc'h heñ !** : Oh, mais d'abord en débarquant en Amérique, si vous préférez, nous avons débarqué dans une zone assez pauvre hein ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Pegur mamp owen la vije bet chomet takadou matresse ba-kreis ar bern ha vije bet tan-moug barzh ha mijemp ket bet gwelet-hañw ken vïe partïet mad an tan...** : Puisque nous avions peur qu'il soit peut-être resté des zones au milieu du tas, et qu'il y ait du feu qui couve, et nous ne l'aurions pas vu jusqu'à ce que le feu ne prenne... *(Plouïe)* ; **Tro-kêr reent war an takad** : Ils faisaient le tour de la ville sur le secteur *(Kleden)* ; **Ah ya ! Oh ya, 'vel ma teue ur c'hlasker-boued, eh beñ vïe rôet e goan dèoñ ha goud(e)-se vïe gwraet un takad dèoñ ba korn ar c'hrow (e)vi(d) dèoñ koussed barzh** : Ah oui ! Oh oui, dès qu'un mendiant venait, eh ben on lui donnait son souper et ensuite on lui faisait une zone dans le coin de la crèche afin qu'il puisse y dormir *(Sant-Wazheg)* ; **Ba'n takadou fall deus ar prad, alïes vije bron !** : Dans les mauvaises zones du pré, souvent il y avait du jonc *(Plouïe)* ; **Med me meus joñj lar ba Penguily mamp douar du un tamm ba un takad** : Mais je me rappelle qu'à Pennguily nous avions un peu de terre noire dans une parcelle *(Kleden)*

- **Be laket e dakad d'ond** : Avoir une zone attribuée ; **Beb-heñi é laket i dakad d'ond, (ne)med-seped ni, 'vid diskar ar weenn neuhe, hon heñi zo prepar(e)t a-raog, pugur (e)ma ar weenn ene** : On avait chacun une zone attribuée, si ce n'est que nous, pour alors abattre l'arbre, le nôtre est préparé avant, puisque l'arbre y est *(An Uhelgoat)*

**TAKENN** ['takən] : [***taqenn*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [ta'kɛnu]) ; Goutte

**Ha nagn ket gallet digass un dakenn-dour d'an nec'h anê** : Et ils ne purent amener une seule goutte d'eau en haut *(Speied)* ; **Mevigellañ ran nes takenn e-bed** : J'ai le tournis sans (avoir bu) aucune goutte *(Poullaouen)* ; **Set' oa ket laket (ne)med un dakenn vihen c'hoazh !** : On lui mit donc seulement qu'une goutte ! *(Skrigneg)* ; **Ha vije friket ar blantenn da lakad takennou neuhe barzh da skou(a)rn, pa hije poan-skou(a)rn** : Et on écrasait la plante pour alors mettre des gouttes dans ton oreille, lorsque tu avais un mal d'oreille *(Skrigneg)*

- **Pass kleo takenn e-bed** : Ne rien entendre du tout ; **Amañ vé ket klêt takenn e-bed** : Ici on n'entend rien du tout *(Lokmarïa)*
- **Pass klêo un dakenn** : Ne pas entendre une bribe ; **Vé ket klêt un dakenn** : On n'entend pas une bribe *(Lokmarïa)*

**TAL** [tɑːl] : prép. : Face à / En face de (cf. **E-TAL**)

**TAL** [tɑːl] : [vx. br. ***tal***] n.m. (pl. **-iou** ['talju]) ; Front / Façade

**Bosset i dal** : Une bosse au front *(Poullaouen)* ; **Gwelet heus pe-geid so (e)tre i vis-tro(a)d ha neuhe i dal ? Gwel a res pe-geid so (e)tresse ?! Dow 'veldit-te !** : Tu vois quelle distance il y a entre son orteil et alors son front ? Tu vois la distance entre eux ?! Deux comme toi ! *(Skrigneg)*

- **Tal an ti** : La façade de la maison ; **Dre-dal ti e vamm-gozh ranke-heñw passeal** : Il devait passer par la façade de la maison de sa grand-mère *(Sant-Hern)*

**TAL-KARR** [tal'kar] : [***tal-kar*** 1907] n.m. ; Pont (de pantalon)

**Hem(añ) é saňs(et) ar bragou toull-beuc'h lec'h ar bragou-martolod, goûd a rit ahe oa un tal-karr ha' vïe sè(v)et** : C'est censément le pantalon à braguette alors que le pantalon de marin, tu sais qu'il y avait là un pont qu'on rabattait vers le haut *(Laz)*

➢ **Bragou tal-karr** ['brɑ:gutal'kar] : Pantalon à pont ; **Bet meus bet deusket an dra-h(e) peus-divêd, daoust (ha)g-eñ neus-hègn ar bragou tal-karr 'taw ar vartoloded ? N'ouzon ket (aha)naon…** : J'ai appris ça relativement tard, les marins ont-ils toujours le pantalon à pont ? Je ne sais pas… *(Laz)*

**TALAR** ['tɑ:lər] : [***talar*** 1716] n.f. (pl. **-ou** [ta'lɑ:ru]) ; Extrémité de champ

**Penn ar park vise an talarou** : L'extrémité du champ c'étaient les « talarou » *(Plouïe)* ; **Sete ar pezh oa deus ar brabañ d'ond da bek(ed) ar c'hleuñ ga hed ar c'heseg, an dra-he oa an talarou** : Donc ce qu'il avait du brabant pour aller jusqu'au talus avec la longueur des chevaux, ça c'étaient les « talarou » (extrémité du champ) *(Plouïe)*

➢ **Ober e dalarou** : Rendre son dernier souffle / Être à l'agonie ; **Hemañ ma'hat zo 'h o(be)r e dalarou** : Il va probablement rendre son dernier souffle *(Skrigneg)* ; **Pé vise un dèn 'hond da vervel, « hezh zo 'h o(be)r e dalarou » vise laret daoñ** : Lorsqu'un personne allait mourir, on disait qu'« il fait sa dernière extrémité de champ » *(Plouïe)*

**TALAR** ['tɑ:lar] : [***tarazr*** 1499 ; ***talaëzr*** 1633] n.m. ; Tarière

**Da-zigentañ, an dra-h(e) vé gwraet ga un talar** : Tout d'abord, on fait ça avec une tarière *(Laz)*

**TALARE / TALARI** [ta'lɑ:ri] [ta'lɑ:rə] : [***talc'hoari*** 1992] n.f. ; (du) Remue-ménage

**TALBENN** ['talbən] : [***talpenn*** XVIᵉ] n.m. (pl. **-ou** [tal'bɛnu]) ; Fronton / Linteau (porte & fenêtre)

✗ *syn.* : *(linteau)* ***paltracher***

◆ Fronton ; **Krog ferm gad un dorn ba talbenn ar oetur** : Accrochant fermement d'une main au fronton de la voiture *(An Uhelgoat)*

◆ Linteau ; **Talbenn an nor ha talbenn ar prenestr** : Le linteau de porte et le linteau de fenêtre *(Skrigneg)*

**TALBER** ['talbər] : n.m. ; Frontail de la têtière (harnachement)

✗ *cf.* : ***brid***

**Un talber blam dê pass gwel(ed) re vad !** : Un frontail afin qu'ils ne voient pas trop bien ! *(Skrigneg)* ; **Ya ha memes lod vije mouchet c'hoazh ! Mouchet ha laket un talber di-raog o dowlagad ahe gad un tamm sac'h-temz !** : Oui et certains on leur mettait même des œillères ! Des œillères et on leur mettait un frontail là-devant les yeux avec un petit sac d'engrais ! *(Skrigneg)*

**TALFAST(ED/AÑ) / TALAFASSAÑ** [tal'fastə(d-t)] [tal(a)'fasə] : [***talfasa*** 1876] vb. ; Bâcler le travail / Bricoler (fabriquer grossièrement) (cf. **BRIKOLAÑ**)

**Hezh a neus talfasset traou p(a) é bet ahe !** : Il a fait du travail bâclé quand il a été là ! *(Skrigneg)* ; **N'eus ket gwraet (ne)med talfasted e labour** : Il n'a fait que bâcler son travail *(Plouïe)* ; **Hemañ ra nemed talfastañ traou, na echu netra, ur mesker-labour** : Il ne fait que bricoler, il ne finit rien, il mélange tout *(Plouïe)*

**TALFASSER / TALAFASSER** [tal'fasər] [tala'fasər] : [***talfaser*** 1890] n.m. (pl. **-ien** [tal(a)fa'sɛrjən]) ; Bricoleur du dimanche / Bricolo

**Ablame betra heus laret d'un talafasser d'ond d'ober da labour dit ?!** : Mais pourquoi as-tu demandé à ce bricoleur du dimanche de venir faire ton travail ?! *(An Uhelgoat)* ; **James talfasser ne ray un ouvrïer mad** : Jamais bricoleur du dimanche ne fera un bon ouvrier *(Poullaouen)*

**TALIER / TA'ER** ['taljər] ['tɑ:ɛr] : [***talier*** 1716] n.m. ; Croupe

**D'arseed oa (iv)e war an ta'er** : On devait s'asseoir sur la croupe *(Speied)* ; **Kig-torr : Brêioted ba ho ta(l)ier** : Des courbatures : Tes reins en compote *(Laz)* ; **An ta'er, se ba b(e)-lec'h vé ar c'hu(l)ier ba-dreñw, ba-raog brank i lost** : La croupe, ça là où se trouve l'avaloir à l'arrière, avant la partie osseuse de sa queue (cheval) *(Speied)* ; **C'hwi vïe d'arseed war an ta'er ha c'hwi denne teil ba-kreis-tre ar jô, an heñi-all denne ba lost ar c'harr** : Vous deviez vous asseoir sur la croupe et vous tiriez le fumier juste entre le cheval, l'autre tirait au bout de la charrette *(Speied)* ; **Ur veukenn, peultrin ha talier savet** : Une belle femme, poitrail et croupe levés *(Poullaouen)*

**TALON** ['tɑ:lɔ̃n] : [***talon*** 1623] n.m. (pl. **-iou** [ta'lɔ̃nju] **taloñiou** [ta'lɔ̃ju]) ; Talon / Talon de charrue

**Hezh é an talon, hezh ruse an douar** : C'est le talon, il traînait parterre *(Berrien)*

**TALTOUS** ['taltuz-s] : [***tartous*** 1716] n.m. (pl. **-ed** [tal'tu:zəd-t]) ; Personne qui parle à tort et à travers / Pipelet

**Deus 'ta, taltous !** : Viens là, pipelet ! *(Poullaouen)* ; **Hezh zo un taltous, ur c'hlabousser** : C'est un pipelet, un bavasseur *(Skrigneg)*

**TALOUD / TALVEO / TALVEOUD / TALED** ['talud-t] [tal'vew] [tal'veud-t] ['taled-t] : [***taluout*** 1499] vb. ; Valoir

**Tud dister-tre, tud ha dalveent ket kalz a dra** : Des gens très modestes, qui ne valaient pas grand-chose *(Plouïe)* ; **Mignoc'h dal e hern (e)vid ar marc'h** : Ses fers valent plus que le cheval *(An Uhelgoat)* ; **An arc'hant matrehe (iv)e dalvee (ou)zhpenn c'hwec'h pe seizh tañvad, petram(ou) deg dañvad c'hoazh** : L'argent avait la valeur de peut-être plus de six ou sept moutons, ou-bien encore dix moutons *(Plonee)* ; **Dalve ket kén ur blank** : Ça ne valait plus un sou *(Poullaouen)* ; **Ne dal ket bouilh ar vamm** : Ça ne vaut pas le sein maternel *(Poullaouen)* ; **Houzh bremañ oa deuh ar re goshañ ha houzh mignoc'h a frejou gati (e)vid a dalvee** : Elle était maintenant des plus

vieilles et j'avais plus de frais à cause d'elle que ce qu'elle valait *(An Uhelgoat)* ; **Ha bi oa lod-ell neu'n, goud(e) nagn korv dalveent mann e-bed dram nagn ket bolonte !** : Et il y en avait d'autres alors, bien qu'ils avaient du corps ne valaient rien du tout parce qu'ils n'avaient pas de volonté ! *(Kleden)* ; **Pé vise strummet, pé vise laket dé zimiiñ d'un' ha' dalvee mann e-bed, beñ oa ket gwal vraw 'è ! Beñ nann, strummet neuhe ga un aloren** : Quand elle s'était embarrassée, lorsqu'on la faisait se fiancer à quelqu'un qui ne valait rien, ben ce n'était pas bien joli non-plus ! Ben non, alors embarrassée d'un zozo *(Ponvel)* ; **Nann, an dra-he dalvee ket memes-tra bar(a) mad ha kig ha-treou...** : Non, ça ne valait quand-même pas du bon pain, de la viande et autres... *(Ponvel)*

- **Dow zevezh mond war-dreñw dalveont ket un devezh mond war-raog** : Deux journées à reculer ne valent pas une journée à avancer *(Plouïe)*
- **Heñ dal ket 'leizh e vragou foenn brein 'nèoñ !** : Il ne vaut pas son pantalon rempli de foin pourri (c-à-d. il ne vaut pas grand-chose) *(Laz)*
- **Heñ dal ket ludou ur c'horn-butun !** : Il ne vaut pas les cendres d'une pipe ! (c-à-d. il ne vaut pas grand-chose) *(Laz)*
- **Talveo ar boan** : Valoir la peine ; **Dal k(et) ar boan din** : Ça ne vaut plus la pleine pour moi *(Landelo)* ; **Hezh a dalve (ar) boan reiñ un dra mennañket daoñ** : Il valait la peine qu'on lui donne quelque chose *(Skrigneg)* ; **Dala ke(t) ar boan mond maes ga'n amzer-mañ (e)vid serriñ-kruk** : Ça ne vaut pas la peine de sortir de par ce temps pour attraper froid *(Kergrist)* ; **Ar merc'hed vijent ket jalouss pé dalvee ket boan e-bed !** : Les femmes n'étaient pas jalouses vu que ça ne servait à rien du tout ! *(Skrigneg)* ; **Ba-lec'h n'eus mann e-bed da gaoud, dal ke(t ar) boan o(be)r frêjou, ah nann !** : Là où il n'y a rien à avoir, ça ne vaut pas la peine d'engager des frais, ah non ! *(Ponvel)* ; **Ar wech-mañ dal k(et) ar boan d'ober (ne)med chet an dibr hag ar voutik dê !** : Cette fois-ci ça ne vaut pas la peine de faire si ce n'est leur jeter la selle et le bazar ! *(Plonee)* ; **Ba ene dalve k(et) ar boan dèoñ chom kin !** : Là ça ne lui servait plus à rien de rester ! *(Landelo)* ; **Talvee ke(t ar) boan mond da lak ur parkad-kwinizh ba douar ha' vis(e) krak** : Ça ne valait pas le coup d'aller mettre un champ de blé dans de la terre qui était aride *(Kleden)* ; **Ahe dalv ket ar boan mond ga'r c'herseg nag an droc'héres, pigur ah(e) zo bouilhenn** : Là ça ne sert à rien d'aller avec le cheval ni avec la faucheuse, puisqu'il y a là une fondrière *(Kleden)*
- **Talveo mad** : Avoir bonne valeur ; **Ah ! C'hwi peus ur pennad-blew 'ha ! Ar re-he dalve mad !** : Ah ! Ma foi vous avez une chevelure ! Ils ont bonne valeur *(Berrien)*

**TALVOUDEG / TALVOUDIG** [tal'vu:dəg-k] [tal'vu:dig-k] : [***taluoudec*** 1499] ad. ; De valeur

**Beñ ar re-he zo talvoudig, moien zo da roiñ dec'h traou-all (e)vite, (e)vi(d) ho plew...** : Ben ils sont de valeur, on peut vous donner autre chose pour eux, pour vos cheveux *(Berrien)*

**TALVOUDEGEZH** [tal(v)u'de:gəz-s] : [***taluoudegaez*** 1499] n.f. ; Valeur

**Werzhin ket (a)nèoñ doc'h ! Oh ! Me zo powr ha me meus c'hoant da zalc'h hezh ma neus talvoudegezh !** : Je vous ne le vendrai pas ! Oh ! Je suis pauvre et je veux le garder s'il a de la valeur ! *(Lokered)* ; **'Vi(d) lared na ket taloudegezh** : Pour dire qu'elle n'avait pas de valeur *(Plouïe)*

**TAMALAÑ / TAMAL** [tɑ̃'mɑ:lə] ['tɑ̃mal] : [***tamalein*** 1723] vb. ; Accuser / Imputer un méfait (à *qqn.*) / Blâmer

✗ *syn.* : ***blamañ***

**Ar bugel-mañ zo tamalet da Jean** : Cet enfant est à blâmer à Jean *(Plouïe)*

**TAMBOURIN** [tɑ̃m'bu:rin] : n.m. (pl. **-ou** [tɑ̃mbu'ri:nu]) ; (du) Tambourin

**Klêt vije tambourin ar gardian ba'r prajeier oh embann ar c'hêleier neve** : On entendait le tambourin des gardiens dans les prés publiant les nouvelles *(An Uhelgoat)*

**TAMM** [tɑ̃m] : [***tam*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['tɑ̃mu]) : Morceau (de) / Peu (de) / (sert aussi à décrire *qqn.* ou qlque chose) Espèce de / Bout (de) ; Pièce (de tissu...) / & pron. ind. ; Aucunement / **TAMMIG** ['tɑ̃mig-k] : n.m. (pl. **-ou** [ta'mi:gu]) ; Petit peu (de)

**Un tamm kozh-labour kaoc'h d'ober** : Un sale travail chiant à faire *(Plouïe)* ; **Ba-blassou vé gwraet tammou papred** : Ça se pratique toujours par endroits *(Plouïe)* ; **Pe-sort tamm blijo dec'h, Catherine ? – Oh beñ 'hond d(a) dape(d) hemañ neu'n !** : Quel morceau vous plaira-t-il, Catherine ? – Oh ben je vais alors prendre celui-ci *(Kareis)* ; **Gast ! N'é ket digoret ar ouestad-kaviar c'hoazh ! Med n'é ket bras an tamm hañ !** : Putain ! La boîte de caviar n'est toujours pas ouverte ! Mais le morceau n'est pas grand hein ! *(Skrigneg)* ; **Un tamm bi'n azhpenn ha oain pilet gad hemañ** : Un peu plus et il me faisait tomber *(Plouïe)* ; **(E)n-om gavet nant ga un tamm Eñdieñ** : Ils rencontrèrent une espèce d'Indien *(Kleden)* ; **Lennet meus tammou traou-all** : J'ai lu pas mal d'autres choses *(Landelo)* ; **Un abid mezher en tri damm** : Un costume de drap trois pièces *(Poullaouen)* ; **Ma merc'h vi'n zo un tammig koumoutenn** : Ma petite fille est une petite poupée *(Plouïe)* ; **Ha vis(e) tap(et), lak(et) un neubeud tammou ba'r c'hoñjelateur, un neubeud tammou ba'n hor'n** : Et on prenait et mettait quelques bouts dans le congélateur, et quelques bouts dans le sel *(Kleden)* ; **Pe-seurt tammig treul out-te !** : Pauvre petit ! (à plaindre, qui fait pitié) *(Plouïe)* ; **Warc'hoazh me lako un tamm bara deuh ma chouk** : Demain je mettrai un bout de pain dans mon balluchon *(Berrien)* ; **Rôet peus un tamm diskadurezh daoñ ?** : Tu lui as donné un peu d'instruction ? *(Berrien)* ; **Be zo tud ha neugn ket tamm ambissïon e-bed** : Il y a des gens qui n'ont aucune ambition *(Plouïe)* ; **Ba'r feurmou brassoc'h un tamm vise gwerzhet tammou ed 'e** : Dans les fermes un peu plus grandes on vendait aussi un peu de blé *(Plouïe)* ; **Mechañs teuin a-benn d'ober un tamm kaos bennag ganoc'h** : Il y a des chances que j'arrive à faire un brin de causette avec vous *(Landelo)* ; **An dra-he zigouee un tamm deus ar ouenn deu an dud 'e** : Ça arrivait un peu aussi un peu selon les sortes de gens *(Plouïe)* ; **Med ràet vise un tamm da bep-heñi** : Mais on donnait un peu à chacun *(Plouïe)* ; **Maleürus e damm doare** : Dans une situation

précaire *(Skrigneg)* ; **Yè, med pemp tamm hag un tammig bar(a) ga ur livadenn-amann** : Oui mais, cinq morceaux et un petit bout de pain avec une fine couche de beurre *(Sant-Wazheg)* ; **Un tamm torch gwenn gwraet dow skloum war i hourr(e)** : Un petit torchon blanc deux nœuds faits sur le dessus *(Skrigneg)* ; **Me zo deut da zigass un tamm koat dec'h da dommañ** : Je suis venu vous apporter un peu de bois pour vous chauffer *(Skrigneg)* ; **Un tamm mone vïe ba'r port-mone** : Il y avait un peu de monnaie dans le porte-monnaie *(Plouïe)* ; **Med n'ouzon tamm da be-rag** : Mais je ne sais du tout pour quelle raison *(Plouïe)* ; **Un tamm torchañ d'ar voutailh** : Un petit coup de torchon sur la bouteille *(Skrigneg)* ; **'Gomprenon ket tamm brezhoneg gate** : Je ne comprends pas leur breton *(Berrien)* ; **Gwin ar person oa ba un tamm kabanenn bihen** : Le vin du recteur était dans une toute petite cabane *(Lokmarïa)* ; **Tammou mad vise ba'r fweskenn dalc'h-mad** : Il y en avait toujours pas mal dans la fesse (la chair, viande) *(Plouïe)* ; **Rowliet on un tamm** : Je suis un peu enroué *(Landelo)* ; **Hemañ neus ket tamm pekad !** : Il n'a rien dans le cigare ! (fig) *(Skrigneg)* ; **Ba-blassou vé gwraet tammou c'hoazh** : On le fait encore par endroits *(Plouïe)* ; **Hag un tamm geis oa gwraet daoñ 'e** : Et elle le chauffa un peu aussi *(Landelo)* ; **Oh partoud vé tammou trous** : Oh il y a des petites querelles partout *(Berrien)* ; **Goude ouzomp bep e damm !** : Maintenant que nous savons chacun notre part *(Plouïe)* ; **Pep hini ree e damm** : Chacun faisait son bout *(Berrien)* ; **Ba plass an tan oa tamm tan e-bed** : À la place du feu il n'y avait aucun feu *(Plonee)* ; **Un tamm karget é i baner dèi** : Elle a un polichinelle dans le tiroir *(Poullaouen)* ; **Un tamm chokol ?** : Un bout de chocolat ? *(Plouïe)* ; **Rà un tamm din ! Rà un tamm din ! Rà un tammig din !** : Donne-moi un peu ! Donne-moi un peu ! Donne-moi un petit peu ! *(Kergloff)* ; **Ar re-he droc'he 'vel ur rasouer 'ta ! Med an dra-he a vise go(v)el(e)t, vis(e) ket lesket da verglañ tamm !** : Elles coupaient comme un rasoir tiens ! Mais c'était battu, on ne laissait aucunement rouiller ! *(Brennilis)*

- **Ba e damm mod** : À sa manière ; **Heñ glaske ar c'herveou d(a) dap ha se ree ! Feñ heñ ree 'è ! Hezh boañgne ba e damm mod heñ ! N'é ket lar se on** : Il cherchait les lacets à prendre et il faisait ça ! Enfin il faisait également ! Il peinait à sa manière hein ! Ce n'est pas ce que je dis *(Pluskelleg)*
- **Beb un tamm(ig)** : Un (petit) peu à chaque fois ; **Ha setou 'è 'n traou welleie beb un tammig** : Et donc aussi ça s'améliorait un petit peu à chaque fois *(Sant-Wazheg)*
- **Tamm e-bed** : Pas du tout ; **Ra ket labour fin tamm e-bed** : Il ne fait pas du tout du travail soigné *(Plouïe)* ; **Ha goulskoude vé ket tamm e-bed gwelloc'h (e)vid ar re-all** : Il n'est pourtant pas du tout meilleur que les autres *(Plouïe)* ; **Pugur bremañ oar ke(t) (a)n dud tamm e-bed war-añwes e-lec'h neu'n ar prijou chañchent ket kalz neu'n !** : Car maintenant les gens ne savent rien à l'avance alors que les prix ne changeaient pas beaucoup alors ! *(Sant-Wazheg)* ; **Sañset oa ket droad da iviñ, oa ket droad da gaoud gwin d'ar mare-te tamm e-bed** : Censément on n'avait le droit de boire, on n'avait pas le droit d'avoir de vin du tout à cette époque-là *(Ar C'hastell-Ne)* ; **(A-)benn ar fin oa strinket toud ar youd maes deuh ar chidour(e)n, oa chom(et) tamm e-bed barzh** : Finalement toute la bouillie avait giclé hors du chaudron, rien n'était resté à l'intérieur *(Plonee)*
- **Tamm-da-damm** : Petit-à-petit ; **Sè tamm da damm a'h ees war-raog** : Et donc petit-à-petit tu vas de l'avant *(Plourac'h)*
- **Tamm-ha-tamm** : Peu à peu / Petit à petit ; **Ah ! Tamm-ha-tamm, (me)mes-tra, teuen da gompren ha da ziskiñ** : Ah ! Petit à petit j'arrivais quand-même à comprendre et à apprendre *(Berrien)* ; **Tamm-ha-tamm zo bet deut** : C'est venu petit-à-petit *(Plouïe)* ; **Mod-all, ah beñ dond a ra an traou maes tamm-ha-tamm !** : Sinon, ah ben ça sort petit à petit ! *(Skrigneg)* ; **Ha bremañ, tamm-ha-tamm 'vel gallomp, vé renket** : Et maintenant on la répare, peu à peu comme nous pouvons *(Ponvel)*
- **Un tamm ar mis** : Un peu par mois ; **Ar vamm-gozh am(añ), ma nije prenet, a nije pêe(t) un tamm ar mis, kem(en)t-ha be sur !** : Ici la grand-mère, si elle avait acheté, elle aurait payé un peu par mois, histoire d'être sûre ! *(Skrigneg)*
- **Un tamm bihen** : Un petit peu / Légèrement ; **Ha oa ar c'harr-melchon ahe, deus 'n-istribil un tamm bihen** : Et la charrette à trèfle là, légèrement renversée *(Plonee)*
- **Un tammig ouzhpenn** : Un petit peu plus ; **Ur c'hilometr, petram un tammig ouzhpenn, dram vé d'amañ é** : Un kilomètre, ou-bien un petit peu plus, puisque c'est d'ici *(Speied)*
- **Un tammig so** : Un petit bout de temps ; **Meus ket gwelet (a)nèi un tammig so** : Ça fait un petit bout de temps que je ne l'ai pas vu (elle) *(Plouïe)*
- **Un tamm pekad** : Un tout petit peu (de) ; **Hag un tamm pekad-kerc'h deuh ar mintin ha un tamm voenn ba'r ras(t)ell !** : Et un tout petit peu d'avoine le matin et un peu de foin dans le râtelier ! *(Skrigneg)*

**TAMM-KREIS** [tɑ̃m'krɛjz-s] : n.m. ; Bal (danse : « Temps du milieu », promenade lente composée d'une marche entrecoupée de figures plus vives)

**Be zo un tamm-kreis** : Il y a un bal *(Plourac'h)*

**TAMMAÑ** ['tɑ̃mə] : [***tama*** 1716] vb. ; Doser (fixer la quantité)

**Ba-ti *Tante Marie* vije tammet e win daoñ** : Chez Tante Marie on lui dosait son vin *(Plouïe)*

**TAMOUES / TAÑOUES / TAÑVOUES** ['tɑ̃m(w)əz-s] ['tɑ̃(v)wəz-s] : [***tamoes*** 1499 ; ***tanoués*** 1723] n.m. ; Tamis

✗ *syn.* : ***krouer***

**Un tamoues frost pe fin ?** : Un tamis délié ou fin ? *(Poullaouen)* ; **Peus kime un tamm tamoues (e)vid passeal hezh 'ha (e)vid kaoud ar bleud d'ober bar(a)** : Tu n'as qu'un tamis pour le passer ma foi pour obtenir la farine pour faire le pain *(Plonee)* ; **Mem ba(r)i é an tam'es bras voa a-raog *la vannette* ahe** : Je parie que c'est le grand tamis qu'il avait là avant la vannette *(Pleiben)* ; **Tam'es ? 'N heñi bras a voa keme(d) un', med ar mod-all voa ur bern deus ar re-he !** : Tamis ? Il n'y avait qu'un grand, mais sinon il y en avait énormément ! *(Pleiben)* ; **Yè, youd-arsiled, n'é ket tre memes-tra, pé vé youd-siled vé daw mesk (a)nèoñ ha sil (a)nèoñ war un tam'es, ga'r youd-kerc'h vé gwraet, med c'hwi ra (a)naoñ duzhtu heb sil (a)nèoñ** : Oui, « youd-arsiled », ce n'est pas

exactement la même chose, lorsque c'est de la « youd-arsiled » il faut la mélanger et la filtrer sur un tamis, on fait avec la bouillie d'avoine, mais vous la faite de suite sans la filtrer *(Sant-Wazheg)* ; **Da basseal an nos ahe ha vije laket an tam'es war ur girin, ur girin-pri hag vije tamoueset mod-se** : Pour passer la nuit là et on mettait le tamis sur la terrine, une terrine en terre cuite et on tamisait comme ça *(Pleiben)* ; **Da damoues zo vrost mat !** : Ton tamis est grossier ! *(Poullaouen)* ; **Be v(o)a ur mell pezh tam'es bras ue a-raog *la vannette* hag ahe vïe dow krog machinañ 'nèi** : Il y avait aussi l'énorme tamis avant la vannette et là il y avait deux (gars) commençant à la machiner *(Pleiben)* ; **Pé vïe mal(e)t ar c'herc'h ha vïe silet goude, vïe passeet ba un tam'es ha vïe poahet goude d'o(be)r youd** : Lorsqu'on moulait l'avoine et qu'après on filtrait, on passait dans un tamis et après on cuisait pour faire de la bouillie *(Brennilis)* ; **Ha goude heñ vije ga un tañoues, neuhe, vije laket d'o(be)r hi(ni) fin neuhe, me(d) diw pe deir gwich vije passeet 'benn vije fin** : Et ensuite il était muni d'un tamis, alors, qu'on mettait pour faire alors de la fine, mais on la passait deux ou trois fois avant qu'elle soit fine *(Skrigneg)* ; **Ya-ya ! (Ne)med-seped vije ket gwraet memes de vije gwraet bleud gwinizh, pugur mod-all an dra-h(e) a louse an tañoues hag an traou** : Oui-oui ! Si ce n'est que ce n'était pas le même jour qu'on faisait la farine de froment, puisque sinon ça salissait le tamis et tout *(Skrigneg)*

- **Tañoues-silañ-toas** : Tamis à filtrer la pâte ; **Ar bleud-kerc'h vise laket ba'n dour 'è da ziloaiiñ hag an de war-lerc'h vise passeet ba un tañoues-silañ-toas** : On mettait aussi la farine d'avoine à décanter dans l'eau et le lendemain on passait dans un tamis à filtrer la pâte *(Ponvel)*

**TAMOUESIÑ / TAÑVOUESIÑ** [tɑ̃'mwe:zi] [tɑ̃'(v)we:zi] : [***tanoüézein*** 1732 ; ***tañouézat*** 1904] vb. ; Tamiser

**Vïe ket gwal sklêr damp, pugur vise ket gwal gwenn (a)naoñ, pugur vïer krog ga tamouesiñ (a)naoñ** : Pour nous il n'était pas très clair puisqu'il n'était pas bien blanc puisque qu'on commençait par le tamiser *(Plonee)* ; **(A-)benn vé tamoueset ar jistr** : Avant que le cidre ne soit tamisé *(Poullaouen)* ; **An tam(ou)es, an heñi finnañ-toud v(o)a, an heñi bihannañ gan ar foñs toullou spilhenn, nitra kin, hezh v(o)a (e)vid tamouesañ pé vije gwraet youd-arsiled !** : Le tamis, c'était le plus fin de tous, le plus petit avec le fond en trous d'épingle, que dalle, c'était pour tamiser lorsqu'on faisait de la bouillie d'avoine ! *(Pleiben)*

**TAMPIR / TAMPI** [tɑ̃mpi(r)] : [***tañpi*** 1904] interj. ; Tant pis (cf. **GWAZH A-SE**)

**Tampir (e)vintoñ** : Tant pis pour lui *(An Uhelgoat)* ; **Tampir ! Me mo bremañ ga dañne merc'h ar roue hat, me n'o ket red din chom medissin kén !** : Tant pis ! J'aurai maintenant de quoi avec les biens de la fille du roi ma foi, il ne me sera plus nécessaire de rester médecin ! *(Berrien)* ; **Tampir hègn neugn kemed klask dour lec'h-ell** : Tant pis ils n'ont qu'à chercher de l'eau ailleurs *(Poullaouen)* ; **Yamp ket d'ar gêr, tampir !** : Nous ne retournons pas à la maison, tant pis ! *(Plonee)* ; **Ma é aet ar marc'h kuit : Tampir !** : Si le cheval s'enfuit : Tant pis ! *(Plonee)* ; **Oh beñ tampir !** : Oh ben tant pis ! *(Kallag)* ; **Boñ tampi, deut da lojañ papred ha' vo gwelet...** : Bon tant pis, venez loger tout de même et on verra... *(Landelo)* ; **Ale ! Tampir, me zo hond da reiñ an tri-c'hant penn-deñved zo chom ba'r c'hrow dèoñ !** : Allez ! Tant pis, je vais lui donner les trois cents têtes de bétail (mouton) qui restent dans la crèche ! *(Landelo)*

**TAN / DAN / BA-DAN** [tɑ̃(:)n] [dɑ̃(:)n] [b(ə)'dɑ̃(:)n] : [vx. br. ***tan*** ; ***dan*** 1927] n.f. ; Dessous / Sous / & Fond (cf. **DINDAN**)

**Ha un tamm plous d'an dan ha riñset dindanne bemde !** : Et un peu de foin en dessous et curé sous eux (chevaux) quotidiennement ! *(Skrigneg)* ; **Bon, tan Landelo pé vïe, pugur teue tro ar relegou ha teue da veked ar pont** : Bon, en dessous de Landeleau lorsqu'il y était, puisqu'il venait vers les vestiges et jusqu'au pont *(Kolloreg)* ; **Ar re-he 'h ee mod-se da wel petra vïe ba'n dan** : Ils allaient comme ça voire ce qu'il y avait dessous *(Kolloreg)* ; **Kaoutchou neuhe oa ba'n dan, n'é ket tachou** : C'était alors du caoutchouc en dessous, non pas des clous (sabots) *(Kolloreg)* ; **Ha meus choñj ba ti ma mamm-gozh visent laket dan ar press da daol o goèien** : Et j'ai souvenir chez ma grand-mère on les mettait sous l'armoire pour qu'ils produisent de la crème (bassines de lait) *(Ponvel)* ; **Gousilhet mad ba'n dan ha ràet boued dê** : La litière était bien faite sous eux et on leur donnait de la nourriture *(Kleden)* ; **Beb gwener a ree krampouzh ga diw billig ha tan d'an dan, ya** : Chaque mercredi elle faisait des crêpes sur la billig et du feu en dessous, oui *(Skrigneg)* ; **Pa oa gwraet siman dan ar lon(ed) vis(e) ket erfer da hezh** : Lorsque l'on fit du ciment sous les bêtes on n'avait plus besoin de lui *(Speied)*

- **Ba-dan-tre** : Juste en dessous ; **Peus ket bet gwel(e)t gwech e-bed un ahel-karr ? Ar reñ-s(e) tàè ba-dan-tre am(añ) ha ba beb tu pet(r)a !** : Tu n'as jamais vu un axe de charrette ? Ils venaient juste en dessous ici et de chaque côté quoi ! *(Kareis)*
- **Bi ba-dan *ub.*** : Être de rang inférieur à *qqn.* : **Neu'n nin voa ba-dan hè d'an amzeriou c'hoazh dram oa un tamm segneur bihen da-neuhe dé lañs dèoñ, pa ket erf(er) da zilar(ed) forz tud neuhe !** : Nous étions alors de rang inférieur à eux à ces époques vu qu'il y avait pour-lors un petit seigneur pour le lancer, tu n'avais alors pas intérêt à contredire n'importe qui *(Speied)*
- **Dre-dan** : Par-dessous ; **Oa ur gaseg du-mañ ha' oa reizh ha hou(zh) oa digourdi ha ma zad a bassee dre dan d'hi c'hov, n'ouzon ket ped kwich ha na vouje ket 'n tro(a)d ! In mod e-be(d) !** : Il y avait chez moi une jument qui était docile et dégourdie, mon père passait par-dessous son ventre, je ne sais pas combien de fois et elle ne bougeait pas le pied ! D'une aucune manière ! *(Skrigneg)*

**TAN** [tɑ̃:n] : [vx. br. ***tan***] n.m. (pl. **-iou** ['tɑ̃nju] **-ou** ['tɑ̃:nu]) ; Feu / Foyer (de feu) / Incendie

**Dow ha tregont tan oa neu'n** : Il y avait alors trente-deux foyers (de feu) *(Plevin)* ; **Suilhet é ar patates, chomet eint re bell war an tan** : Les patates sont brûlées, elles sont restées trop longtemps sur le feu *(Plouïe)* ; **Lak ur skilhenn ba'n tan** : Mets une buchette dans le feu *(Kergrist)* ; **Ha mijemp ket bet gwelet-hañw ken vïe partïet mad an tan en-dro...** : Et nous ne l'aurions pas vu jusqu'à ce que le feu reprenne... *(Plouïe)* ; **Doc'h an tan ouïe-hè pe-sort mod vis(e) an amzer** : Ils savaient selon le feu comment le temps était *(Kleden)* ; **(E)ma an tan ba Kerouarc'h !** : Y a le feu à Kerouarc'h ! *(Speied)* ; **Pé oa aet ba-kichenn an tan da domm ba korn ar c'hogn** :

Quand il partit à côté du feu se réchauffer au coin du feu *(Plonee)* ; **Hag ar bern plous oa tost-tre d'an tïer, sete mamp owen la vije aet an tan deus ar bern plous ba'n ti** : Et le tas de paille était très proche des maisons, nous avions donc peur que le feu passe du tas de paille à la maison *(Plouïe)* ; **Lak an treber war an tan** : Met le trépied sur le feu *(Plouïe)* ; **Du-pod, du (e)vel ar po(d)-fer war an tan** : Complètement noir, noir comme la marmite sur le feu *(Plouïe)* ; **Med ma zonto(n) nïe laret din a vije kemed tan toud en-dro d'ar vouch** : Mais mon oncle m'avait dit que la chèvre n'aurait que du feu autour d'elle *(Berrien)* ; **Koat ba'n tan** : Du bois dans le feu *(Berrien)* ; **Ludu, tan ha moged !** : De la cendre, du feu et de la fumée *(Berrien)* ; **Ale ! Taol ar chidour(e)n war (a)n tan** : Allez ! Balance le chaudron sur le feu *(Plonee)* ; **Ba plass an tan oa tamm tan e-bed** : À la place du feu il n'y avait aucun feu *(Plonee)* ; **Un abard'hê oa krog an tan ba'r bern plous** : Une fin d'après-midi le feu prit dans le tas de paille *(Plouïe)* ; **Set(u) oamp deut a-benn da ziminüiñ ha da ziminüiñ an tan** : Nous étions donc parvenus à diminuer et diminuer le feu *(Plouïe)* ; **Med ga'r gouraj, ga chikour deus tud deus a-bell oamp deut (a-)benn deus an tan** : Mais par le courage, et avec l'aide des gens de loin nous étions venus à bout du feu *(Plouïe)* ; **Hezh vïe lapet ba-dreñw an tanou !** : On le jetait derrière les feux ! *(Kleden)* ; **Benn-neu'n oa wa'n oal(e)d am(añ) gi-m(añ) ha setou vïemp ahe toud en-dro d'an tan** : Pour-lors c'était sur l'âtre ici-même et donc nous étions tous autour du feu *(Sant-Wazheg)* ; **Eh pa-pass ! Ba-dreñw an tan** : Et non non ! Derrière le feu *(Sant-Wazheg)* ; **War an tan (iv)è ret (a)nê ahe gis-se ?** : Vous les faisiez aussi sur le feu là comme ça ? *(Lokmarïa)* ; **Med an tan vije gwraet gan skochou-lann hag petram tammou banal ue, med ar re-he sailhe an tan 'e** : Mais on faisait le feu avec des tiges d'ajonc ou bien aussi des bouts de genêts, mais ceux-là faisaient prendre le feu aussi *(Pleiben)* ; **Ya-ya-ya !!! Tan papred ! Ha ma 'h es d'an ivern, Marianna, me ray tan dit !** : Oui-oui-oui ! Toujours du feu ! Et si tu vas en enfer, Marianne, je te ferai du feu ! *(Skrigneg)* ; **Sin rustamzer zo pa vé gwel(et) ba'h ar chiminal, ba'h ar chiminalou alïes so da brotejiñ ar mogeriou vije laket ur plak ! Ha pa vije gwraet tan vije gwelet 'è ar plak 'steredenniñ gad an tan** : C'est signe de mauvais temps lorsqu'on voit dans la cheminée, il y a souvent dans les cheminées pour protéger les murs, on mettait une plaque ! Et lorsqu'on faisait du feu on voyait aussi la plaque scintiller à cause du feu *(Skrigneg)*

- **Aet é ar c'hig war an tan** : La viande est sur le feu ; **Ha 'vid o(be)r bravoc'h vije lar(e)t : Aet é ar c'hig war an tan !** : Et pour faire plus beau, on disait : La viande est sur le feu ! *(Skrigneg)*
- **Be etre dour ha tan** : Être entre deux eaux *(Plouïe)* ; **Kaoud a ra diñ momp emm d'o(be)r tan c'hoazh ar gooñ-mañ** : Je crois que nous aurons encore à faire du feu cet hiver *(Skrigneg)*
- **Be 'tre e wele hag an tan** : Être très gravement malade *(Skrigneg)*
- **Chouk an tan war *ub.*** : Foutre le feu chez *qqn.* ; **Mi meus chouket an tan war'nê** : J'ai foutu le feu chez eux *(Kergrist)* ; **Ha chouket an tan ba'n ti ha ba'r c'hrow** : Et elle a foutu le feu à la maison et à la crèche *(Kergrist)*
- **C'hwezho an tan** : Allumer le feu ; **C'hweo an tan daoñ ba'n i rewr, mo(d)-se 'h ay war-raog** : Allume le feu dans son cul, comme ça il avancera *(Skrigneg)* ; **Bremañ 'h an da c'hweo an tan ba'r forn** : Je vais maintenant allumer le feu dans le four *(Landelo)* ; **Set(ou) voa c'hweet an tan** : Le feu fut donc allumé *(Plonee)*
- **C'hwezho ur bann'h tan** : Allumer un feu ; **Ar re-he ouïent o(be)r mann e-be(d) ! Oaint ket kapat da c'hweo ur bann'h tan ba'r poal** : Ils ne savaient rien faire ! Ils n'étaient pas capables d'allumer un feu dans le poêle *(Skrigneg)*
- **Flamm-tan** : Flambée ; **Me wele ar merc'hed hag a voa o h(w)rïad ba korn ar c'houign ha ga'n tan : flamm-tan ba o siminal vras** : Je voyais les femmes qui cousaient au coin de l'âtre et le feu : une flambée dans leur grande cheminée *(Plonee)*
- **Koueet an tan war** : Le feu a pris dans ; **Ene tàe aes en traoñ ha koueet an tan war (a)r bern plous** : Là ça allait facilement en bas et le feu pris dans le tas de paille *(Speied)*
- **Koueo deus ar billig ba'n tan** : Aller de mal en pis (mot-à-mot : aller de la billig au feu) *(Plouïe)*
- **Koueo tan** : Faire une chaleur extrême ; **Koueo a ra tan, ker tomm (e)vel a gouev tan** : Il fait une chaleur extrême, si chaud qu'il tombe du feu *(Plouïe)*
- **Kowad-tan** : Flambée ; **An dra-h(e) meus bet klêt, la vïe daw alum ur gowad-tan ba-di(nd)an ur lon-keseg wechou 'vi(d) lak (a)nèoñ da ziblass** : Ça j'ai entendu dire, qu'on fallait parfois allumer une flambée sous les chevaux pour les faire se déplacer *(Laz)*
- **Lakad tan / Lak(ad) an tan** : Mettre le feu / Mettre le feu (déjà mentionné) ; **Me(d) meus ket gwel(e)t laka(d) tan na laka(d) spern tro an divich(er)** : Je n'ai pas vu mettre le feu ni mettre des épines autours des jambes *(Plouïe)* ; **Ha an heñi na lak(et) an tan oa un tôer** : Et celui qui avait mis le feu était un couvreur *(Speied)* ; **Meus ket keuñ boud laket an tan war'nê** : Je ne regrette pas d'avoir mis le feu chez eux *(Kergrist-Moelou)*
- **Ludou-tan** : De la cendre du feu ; **Med d'ar mar(e)-s(e) ar br(o)en vis(e) distrujet ba'r prajeier, ar re-gozh lakè ludou, ludou-tan, hag ar br(o)en ma vé troc'het-hè beb pla, 'h ampèch (a)nê dé led(añ) 'vel ma bouss** : Mais à cette époque on supprimait le jonc dans le pré, les vieux mettaient de la cendre, de la cendre du feu, et le jonc s'il est coupé chaque année, qui l'empêchait de s'étaler comme il pousse *(Kleden)*
- **Min-tan** : Pierre à feu ; **(A-)benn oan-int digoueet tost dèoñ, na sortï(et) i direnn hag i vin-tan ha tan dê !** : Quand ils arrivèrent près de lui il sortit son briquet et sa pierre à feu et il fit feu ! *(Kleden)*
- **Mond an tan barzh** : Prendre feu ; **Ha poent é din lared d'ar ramonêr d'ond, kar hü(i)l zo ba'r chumin(al) ! 'Benn ar fin 'h ey an tan barzh** : Il est temps que je dise au ramoneur de venir, car il y a de la suie dans la cheminée ! Pour finir ça prendra feu *(Kleden)*
- **Ober tan / Ober an tan** : Faire du feu / Faire le feu (déjà mentionné) ; **Res ket tan ba'r chiminal ?** : Tu ne fais pas de feu dans la cheminée ? *(Plouïe)* ; **Vise laket an toas ba'r goketenn ha laket ar golo war'nèi ha vise gwraet tan, med tan pass re greñw, doussig, tan war-horr(e) ha tan didan** : On mettait la pâte dans la cocotte, on mettait le couvercle dessus et on faisait du feu, mais du feu pas trop fort, doux, du feu dessus et dessous *(Motre)* ; **Ha ga'r c'hroc'hen-tont voa gwraet (e)vid ober an tan c'hoazh** : Et on utilisait encore de l'amadou pour faire le feu *(Plonee)*

- **Ober tan dèi** : Foncer ; **Hezh a ra tan dèi** : Il fonce *(Plouïe)* ; **Ale tan dèi !** : Allez on y va ! *(Plouïe)* ; **Un ailhedenn, seto dapèh krog ba'r machin ha ba'r mailh ah(e) gis-s(e), ale hop ! Ha tan dèi !** : Un anneau, vous crochiez donc dans le machin et dans le manche là comme ça, allez hop ! Et c'est parti ! *(Kleden)*
- **Ober ur bann'h tan** : Faire un feu ; **Se zo kaos me ra ur bann'h tan** : C'est pourquoi moi je fais un feu *(Skrigneg)*
- **Plant(añ) an tan** : Foutre le feu ; **Mad oa gwraet pugur oa plantet an tan ba'r maner** : C'était bien fait puisque le manoir fut incendié *(Landelo)*
- **Plantañ ba'n tan** : Foutre au feu / Balancer dans le feu ; **Ya, be zo bet tud devet, plantet ba'n tan** : Oui, il y a eu des gens brûlés, balancés dans le feu *(Plonee)*
- **Ru-tan** |ry'tɑ̃:n] : Rouge vif / Chauffé (-e) à blanc ; **Med surtoud sellè-hè pé 'h ee an heol da gous(ked), ma vis(e) ru ha mad, ru-tan : Mad-tre !** : Mais ils regardaient surtout quand le soleil allait se coucher, s'il était bien rouge, rouge vif : C'était très bien ! *(Kleden)*
- **Steredenn-dan** : Étincelle ; **'Vel ur steredenn-dan oa** : C'était comme une étincelle *(Speied)*
- **Tan da *ub.*** : Courir sus à *qqn.* / Foncer sur *qqn.* / Faire feu sur *qqn.* ; **(A-)benn oan-int digoueet tost dèoñ, na sortï(et) i direnn hag i vin-tan ha tan dê !** : Quand ils arrivèrent près de lui il sortit son briquet et sa pierre à feu et il fit feu ! *(Kleden)*
- **Tan douss(ig)** : Feu (tout) doux
- **Tan gantoñ ba e rer** : Il a le feu au cul ; **Laret (e)ma Paol-gozh (o) hond mell-divell (e)tresseg an ivern ha tan gantoñ ba'n e rèr** : Dites que c'est le vieux Paul (diable) qui rentre en vrac en enfer, il avait le feu au cul *(Poullaouen)*
- **Tan-mouded** : (du) Feu de tourbe ; **An tan-mouded bade pell 'è, med c'hwezh ar mouded vise ga an dud wechou** : Le feu de tourbe durait longtemps aussi, mais les gens avaient parfois l'odeur de la tourbe *(Brennilis)*
- **Tan moug** [tɑ̃n'mu:g-k] : Du feu qui couve ; **Pegur mamp owen la vije bet chomet takadou matresse ba-kreis ar bern ha vije bet tan-moug barzh** : Car nous avions peur qu'il soit resté peut-être des zones dans le milieu du tas, et qu'il y ait du feu qui couve à l'intérieur *(Plouïe)*
- **Tantad-tan** : [***tatad tan*** 1700] n.m. ; Bûcher de feu ; **Ha vïe un tantad-tan noñs-de ba'r loch, e gis-se vïe ket riw barzh !** : Et il y avait une flambée nuit et jours dans la hutte, ainsi on n'avait pas froid à l'intérieur ! *(An Uhelgoat)*
- **Tan veulz** : Feu vif ; **Pa vije delc'het da dreiñ anaoñ 'è hag a hezh 'tevo ene ha na, trankil ! 'Velt ar yodou-all 'è, pass tan re veulz !** : Lorsqu'on continuait également de la touiller, il cuisait là tranquillement ! Comme les autres bouillies aussi, un feu pas trop vif *(Skrigneg)*

**TAÑGNOUS / TEÑGNOUS** ['tɑ̃ɲuz-s] ['tẽɲyz-s] : [***taignous*** 1732] ad. ; Teigneux (-se)

**Keit-ha oa powr-du an tad oa tañgnous** : Tant qu'il était extrêmement pauvre le père était teigneux *(An Uhelgoat)* ; **Sete ar re-he voa deut teñgnus-mat 'e !** : Ils étaient donc aussi devenus sacrément teigneux ! *(Plonee)*

**TAN-GWALL** [tɑ̃:n'gwal] : [***tan goall*** 1689] n.m. ; Incendie

**Pet(r)a ar hast zo c'hoarvêt ? Un tan-gwall sur !** : Mais que diable est-il arrivé ? Certainement un incendie ! *(Pleiben)*

**TANÏELLER** [tani'jɛlər] : n.m. (pl. **-ien** [taniɛ'lɛrjən]) ; Bricoleur

✗ *syn.* : ***ficher, trikamarder*** ; & *cf.* : ***talfasser***

**Set' out bet 'wel un tanïeller** : Tu es donc allé voir un bricoleur ! *(Skrigneg)*

**TANÏELLIÑ** [tani'jɛli] : [***taniellat*** 1969] vb. ; Bricoler

✗ *syn.* : ***fichañ, trikamardañ*** ; & *cf.* : ***talfassañ***

**Plij a ra daoñ tanïelliñ traou** : Il aime bien bricoler des trucs *(Skrigneg)*

**TANILHAÑ** [tɑ̃'niʎə] : [***tanailha(ñ)*** 1927] vb. ; Irriter / Enflammer

**TANK** [tɑ̃ŋk] : n.m. (pl. **-ou** ['tɑ̃ŋku]) ; Tank

**Hag an tank passeo ba-kreis bourc'h Kleden** : Et le tank passa au milieu du bourg de Cléden *(Kleden)* ; **Hag an tank oa ket bet deut biskoazh !** : Et le tank ne vint jamais ! *(Kleden)* ; **Pegur oa tankou gante ahe gis-se** : Puisqu'ils avaient là des tanks *(Karnod)* ; **Ràet ar c'hilhorn dei da dapañ dour d'ar Boched-se da lakad war o zank ha me oar pet(r)a !** : Donnez-lui le seau pour qu'elle prenne de l'eau à ces Boches pour qu'ils en mettent sur leur tank ou je ne sais quoi ! *(Karnod)*

**TANO** ['tɑ̃:no] : [vx. br. ***teneu*** ; ***tanau*** 1499] ad. ; Ténu (-e) / Fluet (-te) / Fin / Liquide / Fluide

**Marrad, an dra-he oa diskroc'henañ an douar an tanôañ vije gallet (e)vid hadañ segal ha gwinizh-tu ba'r gwaremmou da-houde** : Écobuer, c'était écorcher la terre le plus finement que l'on pouvait pour ensuite semer du seigle et du sarrasin dans les garennes *(An Uhelgoat)* ; **Med pé me meus bet klêt ar re-gozh, pé vïent troc'h ar voenn lar 'r glañch, deus lar-hè oa kasimant mann e-bed ba'r prad (ne)med un tamm machin tano-tano !** : Mais j'ai entendu les anciens, dire que lorsqu'ils coupaient le foin le limon blanc, de ce qu'ils disent, il n'y avait quasiment rien d'autre qu'un petit machin très ténu ! *(Ponvel)*

- **Be tano e vri** : fig. Avoir le nez fin ; **Oh ! Ma zad-kozh, hezh a ouïe kalz ! Fidendoue !!! Heñ oa tano i vri heñ !** : Oh ! Mon grand-père savait beaucoup ! Fichtre bleu ! Il avait le nez fin hein ! *(Skrigneg)*
- **Lakad *udb.* d'ond tano** : Rendre *qqchose* fin ; **Hag a skôèh war ar va(l)c'h d(a) lakad 'nèi d'ond tano** : Et vous frappiez sur la faux pour la rendre fine *(Karais)* ; **Pa vije go(v)elet ar valc'h, ar go(v)el a ree kalz 'è ! Lod a halle lak o valc'h tanôoc'h, sell ar re-he droc'he gwelloc'h** : Lorsqu'on battait la faux, le battage faisait également beaucoup ! Certains pouvaient rendre leur faux plus fine, ils coupaient donc mieux *(Skrigneg)*

**TANÔAAD** [tɑ̃no'ɑːd-t] : [***tanauhat*** 1499] vb. ; Affiner (rendre plus fin) / Éclaircir (légumes)

✗ *syn.* : *(éclaircir)* ***distankañ***

◆ Affiner ; **Seto war-lerc'h neu'n, pé vis(e) tanôeet ar va(l)c'h, droc'hè-hi un tamm mad gwelloc'h !** : Après donc alors, lorsque vous aviez affiné la faux, elle coupait bien mieux *(Karais)*

◆ Éclaircir ; **Poent é tanôaad ar bitrabes hag ar c'harotes** : Il est temps d'éclaircir les betteraves et les carottes *(Plouïe)*

**TANTAD / TAÑCHAD / TEÑCHAD** ['tantəd-t] ['tɑ̃ʃəd-t] ['tɛ̃ʃəd-t] : [***tantat*** 1659] n.m. (pl. **-ou** [tan'tɑːdu]) ; Flambée / Grand feu / Bûcher

**Tantad Gouel Yann vise gwraet** : On faisait le feu de la Saint-Jean *(Plouïe)* ; **Vije gwraet ur pizh tantad neuhe da zeviñ (a)nê** : On faisait alors une grande flambée pour les brûler *(Skrigneg)* ; **Ma vije bet krog an tan ba'r bern plous ha ba'r bern foenn, neuhe vije bet gwraet un tantad bras ha vije bet impossubl domp lao (a)naoñ** : Si le feu avait pris dans le tas de paille et le tas de foin, ça aurait fait une grande flambée, et nous aurions été dans l'impossibilité l'éteindre *(Plouïe)* ; **Med ! Ase oa ur wazh da dapañ dour deus ar stêr vras, deus ar rinier, *c'est-à-dire* deus antre ar prajou d'irigiñ ar prad ha vé gwraet un tantad barzh** : Mais ! Il y avait là un ruisseau pour amener l'eau de la grande rivière, du fleuve, c'est-à-dire de l'entrée des prés pour irriguer le pré et on y fait une flambée à l'intérieur *(Ponvel)*

- **Tantad-tan** : [***tatad tan*** 1700] n.m. ; Bûcher de feu ; **Ha vïe un tantad-tan noñs-de ba'r loch, e gis-se vïe ket riw barzh !** : Et il y avait une flambée nuit et jours dans la hutte, ainsi on n'avait pas froid à l'intérieur ! *(An Uhelgoat)*

**TANTAÑ** ['tɑ̃ntə] : [***temptaff*** 1499] vb. ; Tenter

**An eil na tantet pe asardet** : Le second avait tenté ou hasardé *(Poullaouen)*

**TANTIN** ['tantin] : [***tantin*** 1992] n.f. (pl. **-ed** [tan'tiːned-t]) ; Tante (cf. **MOÈREB** ; **TINTIN**)

**Ha mé dantin, oh, diw wech ar su(h)un ga(v)e un toud, pé 'h ee dre ar chumin', hag (a) jomeè wa(r) e dreid, war-greis an oal(ed)** : Et ma tante, oh, elle trouvait deux fois par semaine un hibou, lorsqu'il allait par la cheminée, qui restait sur ses pattes, en plein centre de l'âtre *(Kleden)* ; **Oh ya tantin ! Deus da zeb keit-ha' bado !** : Oh oui tante ! Venez manger tant que ça durera ! *(Landelo)* ; **Pé oa ma dud bew ha toud ar familh ase, mé dantin ha toud se, neu'n oan-me eürus memes-tra ba kêr** : Lorsque mes parents étaient en vie et toute la famille là, ma tante et tout ça, alors j'étais quand-même heureuse au village *(Ponvel)* ; **Hoñzh oa tantin din ha mé geniter ha oa kime(d) re dow di neu'n ha oamp deus ar mem familh, ar mod-se 'n-om renkemp mad** : C'était une tante et ma cousine, il n'y avait alors que ceux des deux maisons, nous étions de la même famille, ainsi nous nous arrangions bien *(Ponvel)*

**TAÑVA / TAVEO** ['tɑ̃ːva] [ta'vew] : [vx. br. ***tamau*** ; ***taffha*** XVI[e]] vb. & n.m. ; Goûter / Un morceau à goûter / Soupçon (cf. **BLASSETA**)

**Meus ket c'hoant da daveo** : Je ne veux pas goûter *(Plouïe)* ; **Toud an dud en ene neus tañvet (a)nê** : Là tout le monde les a goûtées *(Skrigneg)* ; **C'hoant peus da daveo ?** : Tu veux goûter ? *(Plouïe)* ; **An dra-he meus ket taveet hañ** : Ça je n'y ai pas goûté hein *(Plouïe)* ; **Tañveet meus 'naoñ ha n'é ket douss a'ha !** : Je l'ai goûté et il n'est pas doux ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Hag ar jistr-douss vije ket evet kalz 'e, evet vije un tamm, tañveet a vije mod-se hag azhpenn-se, laret a vije oa ket re vad met(r)amant a dapeches ar red-korv** : On ne buvait beaucoup le cidre doux non-plus, on en buvait un peu, on goûtait comme ça et de plus, on disait que ce n'était pas trop bon auquel cas tu attrapais la courante *(Skrigneg)* ; **Hag a vije trôet hag a vije tañveet ur wich an amzer da wel pe-sort blas nïe ha 'hañw vije poahet** : Et on touillait et on goûtait une fois le temps pour voir quel goût elle avait et si elle était cuite *(Skrigneg)* ; **Ha nagn gouïet pe-naos na 'n-om degemeret 'vid tenn i gontell maes i ho(de)ll ha 'vid tañva ar rost !** : Et ils avaient su comment il s'y était pris pour enlever le couteau de sa poche et pour goûter le rôti *(Skrigneg)* ; **Me miche kar(e)t kaoud un tañva deusouti, pugur sè meus ket bet tañva (e-)bed ar bla-mañ c'hoazh !** : J'aurais aimé en avoir un morceau à goûter, puisque voilà je n'en ai pas encore eu un soupçon cette année ! *(Ar Fouilhez)*

**TAOL** [tɔːl] : [***taul*** 1499] n.f. (pl. **-iou** ['tɔlju]) ; Table / Table de séparation (batteuse) / Maie (table inférieure du pressoir)

**An daol n'é ket solud** : La table n'est pas solide *(Skrigneg)* ; **Daon ! An daol 'h a war hi c'hoste !** : Dam ! La table devient bancale ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! Un daol rond vraw ! Un' du ahe gis-se** : Oh ! Une belle table ronde ! Une noire là comme ça *(Skrigneg)* ; **Laket gwir braw war an daol** : De beaux verres mis sur la table *(Skrigneg)* ; **Toud ar re-gozh a'h ey d'en un tu, hi(ni) (e-)bed deuh an daol ganemp !** : Tous les vieux iront d'un côté, aucun à table avec nous ! *(Skrigneg)* ; **Lak ar voutailhad-gwin neuhe war an daol ha lak an hor'n 'e !** : Mets alors la bouteille de vin sur la table, ainsi que le sel ! *(Skrigneg)* ; **Tammou moussed vis(e) wechou 'choukour 'è tostaad an horzennou ha un' vis(e) ba an tu-raog neu'n 'chet 'nê war an daol, un'-all vis(e) 'tiseren ha un'-all vis(e) 'tispak(añ), an heñi toull ar c'houfr nïe kime(d) lesk 'nê d'ond ba'r c'houfr** : Quelques gamins aidaient aussi parfois à

rapprocher les gerbes, il y en avait alors un à l'avant qui les jeter sur la table (de séparation), un autre déliait et un autre les étalait, celui de l'entrée du coffre à battre n'avait qu'à les laisser rentrer dans le coffre *(Ponvel)* ; **Ba-blassou vise traou war an daol heleizh** : Par endroits la table était très bien garnie *(Plouïe)* ; **War penn an daol** : Sur le bout de la table *(Kolloreg)* ; **Un tamm kouverturenn laket war an daol (a-)benn da fèriñ** : Une sorte de couverture disposée sur la table pour repasser *(Plouïe)* ; **Eh beñ, houzh vïe kuet (a-)dreñw troad an daol, deus-krap e gis-se** : Eh ben il s'était caché (le rat) derrière le pied de la table, agrippé comme ça *(Plouïe)* ; **Ha lec'h be zo bet un ha' lake an douar goude vïent trôet (e)vel un daol ahe 'his-se ha lake (a)nê plén, toud braw** : Et là où il y en eu un qui mettait la terre comme une table comme ça après qu'elle eut été labourée et la rendait plane, toute belle *(Plouïe)* ; **Taoliou, kadoriou ha pezh oa emm ! Re vraw** : Des tables, des chaises et ce qu'il fallait ! Et des belles *(Plouïe)* ; **Lak an assiedou war an daol** : Mets les assiettes sur la table *(Plouïe)* ; **Ya, dow ya, ken hir hag an daol am(añ)-gi-m(añ) hag vïe laket an diw billig** : Oui, deux oui, aussi longs que la table ici et on mettait les deux billigs *(Sant-Wazheg)* ; **Renket vije an taoliou, gwraet ga tretoiou ha pleñch** : On rangeait les tables, faites de tréteaux et de planches *(An Uhelgoat)* ; **Un disamm-taoliou** : Un déchargement de tables *(Poullaouen)* ; **Un daol vras, ma lakei ket kalz a dra war'nèi, po ket kalz 'è ha un daol vihen zo kap da vagañ kalz a dud !** : Une grande table, si tu ne mets pas grand-chose dessus, tu n'auras pas beaucoup non-plus et une petite table est capable de nourrir beaucoup de gens ! *(Kleden)* ; **Ar re vije 'lakad an horzennou war an daol** : Ceux qui mettaient les gerbes sur la table de séparation *(Plouïe)* ; **An daol tàè 'tre amañ ha 'h ee 'tre ahe, hezh vis(e) ba-dindan pet(r)a !** : La maie venait jusqu'ici et allait jusque-là, celui-ci était en dessous quoi ! *(Kareis)* ; **Mé mamm-gozh na un daol ha' oa-hei 'vel ur bank 'e, kreus barzh, vïe destum(et) ha lak(et) traou barzh, vïe sa(v)et en ennoñ hag a lakeè traou barzh** : Ma grand-mère avait une table qui était aussi comme un banc (clos), creux à l'intérieur, on ramassait et on y mettait des choses, on le levait dedans et on y mettait des choses *(Plonee)* ; **Houm(añ) vise gwraet an daol (a)nèi 'è, ba-lec'h vise gwraet an dorchenn pet(r)a ! Ya ha hem(añ) oa sañset, ar pressouer neu'n vise gwraet deus hezh ha houm(añ) oa an daol, hem(añ) ziskennè, ar maout hag a vise diskennet hezh war 'n dorchenn ahe hag ar jistr tàè ba'r varazh amañ ha vis(e) tapet dé lak(ad) ba'r varrikenn pet(r)a !** : On l'appelait aussi la maie, là où on faisait le coussin quoi ! Oui et il était censé, on l'appelait alors le pressoir et ça c'était la maie, il descendait, le mouton et on le descendait là sur le coussin et le cidre venait ici dans le baquet et on le prenait pour le mettre dans la barrique quoi ! *(Kareis)*

- **Ba foñs an daol** : En fond de table ; **Rôet vise un nintra mennaket dèoñ da zebiñ (me)mes-tra, ar restachou vise rôet dèoñ ba foñs an daol** : On lui donnait quand-même un petit rien à manger, on lui donnait les restes en fond de table *(Plonee)*
- **Ba kouch an daol** : Dans l'avancée de la maison traditionnelle ; **Hag an hini gozh-all ba kouch an daol** : Et l'autre vieille dans l'avancée de la maison *(An Uhelgoat)*
- **Deus taol** : À table ; **Pé vijemp 'tebiñ deus taol ar mod-se** : Lorsque nous mangions à table comme ça *(Plouïe)* ; **(E)n-om lakad deus taol ga'r re-all** : Se mettre à table avec les autres *(Plouïe)* ; **Tud ar maner (o) tibiñ traou vad deuh an daol** : Les gens du manoir mangeant de bonnes choses à table *(An Uhelgoat)* ; **Ah ! Deut deus taol ! Zo ur rêson vad 'hat, deut deus taol !** : Ah ! Venez à table ! C'est une bonne raison tiens, venez à table ! *(Skrigneg)* ; **Hag e zebègn ket deus taol (a)ssames ganomp 'nê-gn** : Et ils ne mangeaient pas à table avec nous *(Sant-Wazheg)* ; **Ha oa deus taol 'ev(añ) ur bann'h-kafe 'benn mond war ar labour 'è !** : Et il était à table à boire un café avant de mettre aussi au travail ! *(Skrigneg)* ; **Pudur ni oa aseet deus taol, het' é deut d'ar gujun d'hom c'haoud hag amzer daoñ** : Puisque nous étions assises à table, il est donc venu à la cuisine nous rejoindre, il avait tout son temps *(Skrigneg)* ; **Ha laket aseet neu'n deuh an daol ha vé tommet he dijuni dèi ha lak he bara ha-toud dèi ba'n hi c'hichenn** : On la fait alors s'asseoir à table, on lui chauffe son déjeuner et on lui met son pain et tout à côté d'elle *(Plouïe)* ; **Ah ! Rôet vije boued dê, du-mañ vïent ket laket deus taol kalz, laket vijent ba'r c'hougn war ar gador en(e)** : Ah ! On leur donnait de la nourriture, chez moi on ne les mettait pas à table, on les mettait au coin (de l'âtre) sur la chaise *(Skrigneg)*
- **Mond deus taol** : Se mettre à table ; **Bon mad-tre ! Mond a rañw da ho(r)tos (a)han(ou)t neuhe d'ond deus taol** : Bon très bien ! Je vais t'attendre pour se mettre à table *(Skrigneg)* ; **Ha goude vije gwraet tro ar bistroiou toud (e)vid ev(añ) ur bann'h a-benn mond deus taol** : Et ensuite on faisait le tour des bistros pour boire un coup avant de se mettre à table *(Plourac'h)*
- **Riñs-taoliou** : Vide garde-manger ; **Hemañ zo ur riñs-taoliou** : C'est un vide garde-manger *(Poullaouen)*
- **Taol da zibiñ** : Table à manger ; **Ya, kich an nor, daon 'vat ya ! Hag an daol da zibiñ oa dreñw ar speur(e)nn** : Oui, à côté de la porte, ah oui ma foi ! Et la table à manger était derrière la cloison *(Lokmaria)*
- **Taol-nos** : Table de nuit ; **(Ha)g (e-)se oa pé oa bet vaet d'an eured oa vaet ar vamm ba'r gambr ha na fouilhet-hi ha na ka(v)et-hi diw vouest ba'n daol-nos** : Et donc ce fut pendant qu'ils allèrent à la noce que la mère alla dans la chambre qu'elle fouilla et elle trouva deux boîtes dans la table de nuit *(Sant-Hern)* ; **Ha hi lak anê, sort (a)nê toud war an daol-nos** : Elle les met, le sort tous sur la table de nuit *(Sant-Hern)*
- **Taol treut** : Table chiche ; **Ba ti hezh a vé treut an daol** : Chez lui la table est chiche *(Plouïe)* ; **Ene zo un daol treut !** : Là il n'y a pas grand-chose à manger *(Plouïe)*
- **Taol vad** : Bonne table (bien garnie de nourriture) ; **Ene zo un daol vad !** : Là on mange bien (& beaucoup) *(Plouïe)*

**TAOL** [tɔːl] : [***taoul*** 1499] n.m. (pl. **-iou** ['tɔlju]) ; Coup (& fig.)

**Pegur voa digoueet an taol mod-se** : Puisque le coup arriva comme ça *(Plonee)* ; **C'hwi rey tri daol war an douar** : Tu donneras trois coups au sol *(Plonee)* ; **Hete ma espliket daoñ taol ar grilhed !** : Je lui avais donc expliqué le coup des grillons ! *(Skrigneg)* ; **Oan ket bet elu an taol kentañ, me(d) an eil tro oan aet barzh** : Je ne fus pas élu le premier coup mais la seconde fois je gagnai les élections *(Kalaner)* ; **Mechañs leskefeh (a)han(o)n d'echüiñ an taol** : J'espère que vous nous laisserez finir le coup *(Landelo)* ; **Ale vliw ! Hezh skôe ket war ar youd, oa 'biou-'biou beb taol** : Allez vlan ! Il ne frappait pas sur la bouillie, c'était à côté à chaque coup *(Plonee)* ; **Oy ! Ma voa-hi ket fatiket an heñi-gozh, paotr-powr, an taol ! Hag an heñi-kozh...** : Oy ! Si la vieille n'avait pas défailli,

mon pauvre, le coup ! Et le vieux... *(Plonee)* ; **Un' tàe da lah ar pi-moc'h, oh ! Ma'hat a ràe un taol daoñ war i benn** : Une personne venait tuer le cochon, oh ! Il lui donnait probablement un coup sur la tête *(Ponvel)* ; **Me(d) pa ket droad (ne)med ba un taol ! Set(e) ma dorreh ar vi pa gouneet** : Mais vous n'aviez droit qu'à un coup ! Donc vous aviez gagné si vous cassiez l'œuf *(Kolloreg)* ; **Sete bremañ meus keme(d) un taol divac'h da reiñ a-hed hag a-dreus ha passeal goude ar rastell-houarn warnoñ hag on prest da hadañ !** : Et donc maintenant je n'ai qu'un coup de croc à donner en long et en travers et passer ensuite le râteau de fer dessus et je suis prête à semer ! *(Skrigneg)*

- **An taol-mañ** : Ce coup-ci ; **Oh ! Med bet neus ur sakre hi(n)i 'ha an taol-mañ** : Oh ! Mais elle en a eu un sacré ce coup-ci *(Skrigneg)* ; **An taol-mañ 'h ay toud an traou 'n ur vouletenn ga'n a(v)el** : Ce coup-ci tout ira dans un tir de boulet de canon par le vent *(An Uhelgoat)*
- **Derc'hen an taol deus *udb.*** : Résister à *qqchose* ; **Kar ar plous-kerc'h sec'h a bade ket è, me(d) lem a vije un tamm bihen a-raog oa sec'h : Gweñwn ahe gis-se, an dra-he zerc'he an taol deuh ar pressou(e)r !** : Car la paille sèche d'avoine ne durait pas non plus, mais là un petit peu avant qu'elle ne soit sèche : Souple là comme ça, ça résistait au pressoir ! *(Skrigneg)*
- **Dond d'un taol** : Venir d'un coup ; **An dra-he teu ket d'un taol ar mod-se** : Ça vient pas d'un coup comme ça *(Plouïe)*
- **D'un taol divé** : Dernièrement ; **A-raog, amañ 'tre ar Fouilhez hag a(n) Uhelgoat oa pemp pe c'hwec'h ostalidi hag d'un taol divé oa kimed chomet un' kin** : Avant, ici entre La Feuillée et Huelgoat il y avait cinq ou six bars et dernièrement il n'en était restée qu'une seule *(Ar Fouillez)*
- **En un taol** : D'un (seul) coup ; **Hezh zo skôet klañw 'n un taol** : Il est tombé malade d'un seul coup *(Skrigneg)* ; **Te zo dizonet en un taol ahe neuhe !** : Là toi tu es frustré d'un seul coup alors ! *(Skrigneg)* ; **Hag hemañ neus lesket ar paotr-plous da goueo en un taol hag an dra-he, houzoh walc'h, neus gwraet un drous !** : Il laissa ainsi tomber son épouvantail d'un coup et ça a, vous savez bien, fait un de ces boucans ! *(Skrigneg)*
- **Roiñ un taol-kolier** : Donner un coup de collier (fig.) *(Plouïe)*
- **Roiñ un taol-lagad** [tɔl'lɑːgəd-t] **da** : Jeter un coup d'œil dans la direction de ; **Ma dad-kàer na rôet un taol-lagad din** [tɔl'lɑːgətin]**, « gortos ! Me 'h ay war e lerc'h »** : Mon beau-père à jeté un coup d'œil dans ma direction, « attends ! Je vais le suivre ! » *(Berrien)*
- **Roiñ un taol-laños** : Donner un coup de main / Aider ; **Matre'n mo emm un taol-laños** : J'aurai peut-être besoin d'un coup de main *(Kleden)* ; **Roiñ un taol-laños da al(añ) ar veuc'h** : Aider à vêler la vache *(Plouïe)* ; **Ma out di-bréss, ro un taol-laños din !** : Si tu es disponible, donne-moi un coup de main *(Poullaouen)* ; **Vak a-walc'h on da reiñ un taol-laños dit** : Je suis bien assez vacant pour te filer un coup de main *(Poullaouen)*
- **Skoiñ un taol** : Flanquer un coup de ; **Ha skôet un taol-fri ba ma vusul** : Il a flanqué un coup de groin dans mon fusil *(Poullaouen)*
- **Taol baleñn / Taol valeñn** : Coup de balai ; **Ha vije gwraet un taol valeñn hag a destumet 'n (dr)a-he** : Et on donnait un coup de balai et on ramassait ça *(Pleiben)* **Vïe kempennet an oaled pé v(o)a echüet an dei hag lec'h viche ràet un taol baleñn war an oaled, prop hag a vije lakeet toas !** : On nettoyait l'âtre lorsque la journée était finie et là où on donnait un coup de balai sur l'âtre, proprement et on mettait de la pâte ! *(Pleiben)*
- **Taol beg-troad** : Faux-pas ; **Rôet ma un taol beg-troad** : J'avais trébuché *(Poullaouen)*
- **Taol-bombard** : Air de bombarde ; **Deut d'ober un taol-bombard** : Venu faire un air de bombarde *(Poullaouen)*
- **Taol-botes** [tɔl'bɔtəz-s] (pl. **taoliou-boutou** ['tɔlju,butu]) : Coup de pied (avec chaussure) / Coup de sabot ; **Ro un taol-botes daoñ !** : Mets-lui un coup de pied ! *(Plouïe)* ; **Meus bet klêt lared reiñ a ree taoliou boutou d'i vragou** : J'ai entendu dire qu'elle donnait des coups de pompes sur son pantalon *(Skrigneg)*
- **Taol-dorn** [tɔl'dɔrn] : Coup de poing / Coup de main (habileté) ; **Ur gildornennad, un taol-dorn rôet ga'r c'hil-dorn** : Un revers, un coup donné avec le revers de la main *(Rostrenn)* ; **Diskiñ deuh-ouin ma-hun reen memes-tra, kar mamm na un taol-dorn mijen ket bet, reen ket mad, bon !** : J'apprenais quand-même seule par moi-même, car maman avait un coup de main que je n'aurais pas eu, je ne faisais pas bien, bon ! *(Skrigneg)* ; **Nann, oa ket droad da glemm ! Ma pïe bet un taol-dorn ba'r skoul, neuhe pïe un'-all ba'r gêr !** : Non, on n'avait pas le droit de se plaindre ! Si tu avais une gifle à l'école, tu en avais alors une autre à la maison ! *(Plonee)*
- **Taol-fars** [tɔl'fars] : Farce ; **Ha ma gwraet un taol-fars dê** : Je leur avais fait une farce *(Kleden)*
- **Taol-fouet** [tɔl'fwed-t] : Coup de fouet ; **Vise rôet un taol-fouet dê** : On leur donnait un coup de fouet *(Plouïe)* ; **Ah beñ ya ! Neu'n vis(e) un taol-fouet !** : Ah ben oui ! Alors c'était le coup de fouet ! *(Sant-Wazheg)*
- **Taol-gwin** : Coup de vin (se dit quand il y a une naissance imprévue à cause de parents alcoolisés pendant les ébats amoureux) ; **Med pet(r)a ri Vrañsou... An dra-he zo un taol-gwin !** : Mais que veux-tu François... C'est un coup de vin ! *(Skrigneg)*
- **Taol-heol** [tɔl'ɛ̀ol] : Insolation ; **Med ma vis(e) heol tomm dé dap(ed) taoliou-heol ba mis-meurzh** : Mais s'il y avait un soleil chaud de quoi attraper des insolations au mois de mars *(Kleden)*
- **Taol-gwenan** : Essaim d'abeilles ; **Barret é an taol-gwenan** [tol ɟɥenɑ̃ːn] : L'essaim est regroupé sur une branche *(Kergrist)* ; **'Benn ma ka(ve)t un taol-gwen(an) ha oan aet doc'h an aba(r)d'he-noñs ga mé dad dé zespun 'naoñ** : Avant que je n'ai trouvé un essaim d'abeilles j'étais tard dans la soirée avec mon père à les ramasser *(Kleden)* ; **Pe(va)r pe bemp pla oa chomet-heñw, an taol-gwen(an), med hezh na ràet n'ounn ket ped taol ! Tri daol-gwen(an) bep pla ràe 'nèi** : Il était resté quatre ou cinq ans, l'essaim d'abeilles, mais il a donné je ne sais combien d'essaims ! Elle faisait annuellement trois essaims d'abeilles *(Kleden)* ; **Seto ahe goud(e)-se oa diminüet an taoliou-gwen(an) neu'n** : Donc là ensuite les essaims d'abeilles avaient alors diminué *(Kleden)*
- **Taol-kàer** [tɔl'kɛ̀(:)r] : Exploit *(Berrien)*
- **Taol krenn** : Coup sec ; **Un taol-krenn ha' 'r penn jom ba-dindan ar yar** : Un coup sec et la tête reste sous la poule *(Laz)*
- **Taol-lagad** : Coup d'œil (avoir le –) ; **Eh ! Daon 'ha ! An taol-lagad !** : Eh ! Bien ma foi ! Le coup d'œil ! *(Skrigneg)*

- **Taol-lemm** : Coup d'aiguisage ; **Sete neuhe ma lake i valc'h ba'h un dra hag eskeñte 'nèi vije red daoñ tap i vin-hegor(e)nn dizhtu da reiñ un taol-lemm dèi** : Donc alors s'il mettait sa faux dans quelque chose qui l'esquintait, il lui fallait prendre sa pierre à faux pour lui donner un coup d'aiguisage *(Skrigneg)*
- **Taol-loa** [tɔl'lwɑ:] : Coup de cuiller ; **Ha roiñ taoliou loa daoñ !** : Et lui donner des coups de cuiller ! *(Plouïe)*
- **Taol-orz** [tɔl'ɔrz-s] : Coup de masse ; **Me zo hond deuh an nos ha, (a-)benn 'ho heñzh kousk tal e ilis ahe, me zo hond ha un taol-orz war e benn** : Je vais aller la nuit et, lorsqu'il dormira vis-à-vis de son église là, j'y vais et un coup de masse sur sa tête *(Landelo)*
- **Taol-penn** [tɔl'pɛn] : Coup de tête (& fig) ; **Rôet ur pezh taol-penn ba'r morgleuñ hed an hent, eürusamanet oa ket (a) vein !** : Donné un sacré coup de tête dans le reste de talus le long de la route, heureusement qu'il n'était pas de pierres *(An Uhelgoat)* ; **Plant(añ) un taol-penn ba'r c'habiten ken na ruilhet ba'r c'host-all d'ar boss ba'n toull !** : Il flanqua un coup de tête au capitaine si bien qu'il roula de l'autre côté de la butte dans le trou ! *(An Uhelgoat)*
- **Taol-ru** [tɔl'ry:] : Ruade ; **Hag un taol-ru war ar marc'had** : Et une ruade par-dessus le marché *(Ar Fouillez)*
- **Taol sec'h** [***taul sech*** 1557] : Coup sec ; **Ha vé gwraet un taol sec'h !** : Et on fait un coup sec ! *(Laz)*
- **Taol-troad** [tɔl'trwɑ:d-t] [tɔl'trɔ:d-t] : Coup de pied (nu) ; **Saotreet é ar laezh, un taol-troad ga'r veuc'h** : Le lait est renversé par un coup de pied de la vache *(Plouïe)* ; **Heñ neu(s) rôet un taol-tro'd ba'h ur gluda(d)-verien !** : Il a donné un coup de pied dans la fourmilière ! *(Skrigneg)*
- **Tap an taol** : Prendre le coup (de main) ; **Meump lak(et) dour da 'r feunteun, tre d'ar gêr-all ga un ar mo(d)-kozh a(r) mo(d)-s(e) ha oa kemed (aha)namp ouïemp labour(a)d ga(t)i, ahe oa un taol d(a) dap** : Nous avions mis de l'eau de la fontaine, jusqu'à l'autre village munis d'un araire à l'ancienne comme a, il n'y avait que nous qui savions travailler avec, il y avait là un coup à prendre *(Speied)*
- **Taped un taol bazh** : Prendre un coup de bambou (alcool) ; **Heñ neus tapet un taol heol ! Un taol bazh pé gomañse karrigellad vis(e) ha se zo kaos oa ket kap kin da chom i saw** : Il s'était attrapé une insolation ! Un coup de bambou quand il commença à brouetter, c'est pourquoi il ne pouvait plus rester debout *(Poullaouen)*
- **Taped un taol heol** : Attraper une insolation

**TAOL-GWAD** [tɔl'gwɑ:d-t] : [***taol goad*** 1867] n.m. ; Crise d'apoplexie

**Marw ga'n taol-gwad** : Mort d'une crise d'apoplexie *(Plouïe)* ; **Skôet é bet, hezh neus bet un taol-gwad** : Il a été frappé, il a eu une crise d'apoplexie *(Plouïe)*

**TAOLER / TEUREL** ['tɔ:l(ər)] ['tø:rəl] : [***teuleur*** XVI[e]] vb. ; Jeter / Balancer / Déverser / Foutre & Filer

**Taol-dour war'naoñ** : Jeter de l'eau dessus *(Kareis)* ; **Se(v)el ra-heñw (a)naoñ ga mil-boan ha taol (a)naoñ ba'r puñs** : Il la soulève à grand-peine et la jette dans le puits *(Lokmarïa)* ; **Kèt d'ar gêr petram veh taolet ba'r mor en-dro !** : Retournez chez vous ou-bien vous serez rejetés à la mer ! *(An Uhelgoat)* ; **Pilet ha goude-se vé troc'het, da daol dreist d'ar c'hleuñ, bremañ (e)maint toud ba'r park** : Abattu et ensuite coupé, à jeter par-dessus le talus, tout est maintenant dans le champ *(Berrien)* ; **Ale ! Taol ar chidour(e)n war (a)n tan** : Allez ! Balance le chaudron sur le feu *(Plonee)* ; **Taol (a)naoñ ba bord ar c'hleuñ, ba'n toull-mengl(euñ) ahe** : Jette-le au bord du talus, dans le puits de mine là *(Plonee)* ; **Sete me(d) ma 'h ees trankil-trankil-trankil e daole hi jistr hi-hun !** : Mais donc si tu allais très tranquillement, elle déversait son jus toute seule (la motte) *(Skrigneg)* ; **Ha heñ oa bec'h toiñ ha aet da lak an tan d'e sigaretenn, na taolet e alumetesenn d'an traoñ ha koueet an tan ba'r bern plous** : Et il était affairé à couvrir, il mit le feu avec sa cigarette, il balança son allumette en bas et le feu prit dans le tas de paille *(Speied)* ; **Pé oa-ñw digoueet ba Paris ba'r chato oa deut ar vatezh da daol ur bann'h dour maes** : Lorsqu'il arriva à Paris au château la domestique vînt jeter un coup de flotte dehors *(Landelo)* ; **Taol oa ar mekanik kozh d'ar blotou** : La vieille machine fût balancée à la jaille *(An Uhelgoat)* ; **Taol da chupenn !** : Enlève ta veste ! (bagarre) *(Pleiben)* ; **Ha neuhe vïe daw kaoud teil, houzoh walc'h, vïe daw kaoud traou da daol ba'r c'hreier, pugur 'n teil 'n-heñi oa an temz, neuhe !** : Il fallait alors avoir du fumier, vous savez bien, il fallait en avoir pour jeter dans les crèches, puisque c'était le fumier qui était l'engrais, alors ! *(Plouïe)* ; **Ha pa vije deut ar pato barzh, war-hourr(e) an dour, neu'n 'h aretes lakad hor(e)n ha leusket 'naoñ da virviñ un tamm ha dennes 'naoñ goude 'ziwar an tan ha leuskes 'naoñ da yinañ raog taol 'naoñ war ar c'hig** : Et lorsque les patates étaient remontées à la surface de l'eau, alors tu arrêtais de mettre du sel et on laissait bouillir un peu, on le tirait du feu et on le laissait refroidir avant de le déverser sur la viande *(Kallag)*

- **En-om daol** [nɔ̃m'dɔl] : Se jeter / Se lancer / S'adonner ; **Ma kouefe an neñw war an douar, (e)n-im daol war da gov (e)tre diw rijennad patates, to droug e-bed** : Si le ciel devait tomber sur la terre, se jeter à plat ventre entre deux rangées de pommes de terre, tu n'auras aucun mal *(Poullaouen)* ; **Me zo hond da 'n-om daol ba'r puñs** : Je vais me jeter dans le puits *(Lokmarïa)*
- **En-om staolañ** : Se jeter au sol ; **Ha oa 'n-om staolet 'n-ur zond ba'n ti, 'n-om staolet war hi venn-dowlin tal ar gwele ha komañset da lare(d) hi rismodilli** : Et elle se jetait au sol en entrant dans la maison, se jetait à genoux face au lit et elle commençait à dire ses rimailles *(Berrien)*
- **Taol an traou ba'n toull bras** : S'en mettre plein la panse ; **'Benn-neuh(e) vïe taol(et) an traou ba'n toull bras** : Pour-lors on s'en mettait plein la panse *(Laz)*
- **Taol arc'hant da *ub.*** : Filer de l'argent à *qqn.* ; **Peus kime taol deg mil lur din (e)vel ar person hag é mad !** : Tu n'as qu'à me filer dix mille francs comme le recteur et c'est bon ! *(Landelo)*
- **Taol blas** : Donner du goût ; **Kar wichou 'e, hemañ daol blas mod-all** : Car il donne sinon parfois également du goût *(Skrigneg)*
- **Taol c'hwezh** : Dégager une odeur ; **Ar c'hignen a daol c'hwezh** : L'ail dégage une odeur *(Poullaouen)* ; **Ya-ya ha sertenamant an dra-he a daole c'hwezh** : Oui, oui et ça dégageait certainement une odeur *(Kergloff)*
- **Taol e goèien** : Produire de la crème (lait) ; **(A-)benn é bet un devezh pe dow vije deut koèien tew war'nèoñ ha neu'n nise taolet e goèien ha vise despunet ar c'hoèien neuhe, pé oa ket ekremeus d'ar mar(e)-s(e)** :

D'ici qu'il ait été une journée ou deux une épaisse crème apparaissait dessus et alors il produisait de la crème et la crème était alors collectée, puisqu'il n'y avait pas d'écrémeuse à cette époque-là *(Ponvel)* ; **Ha meus choñj ba ti ma mamm-gozh visent laket dan ar press da daol o goèien** : Et j'ai souvenir chez ma grand-mère on les mettait sous l'armoire pour qu'ils produisent de la crème (bassines de lait) *(Ponvel)*

- **Taol e ju** : Produire du jus ; **Lakeon (a)nê hag a leskon (a)nê pad un nos neuhe da daol o ju** : Je les mets et les laisse alors pendant une nuit produire du jus *(Skrigneg)* ; **Red é dê beañ pad an nos o taol o ju hag an de war-lerc'h a vênt gwraet** : Il leur faut être pendant une nuit à produire leur jus et le jour suivant elles sont faites *(Skrigneg)*
- **Taol e lagad war *ub.*** : Jeter son dévolu sur *qqn.* ; **'Benn-neuhe me ma taolet ma lagad war hemañ !** : Pour-lors moi j'avais jeté mon dévolu sur lui ! *(Skrigneg)*
- **Taol-evezh** : [***teurel evez*** 1867] Prêter attention ; **Daw é taol-evezh 'vi(d) kompren** : Il faut prêter attention pour comprendre *(Plouïe)*
- **Taol e voutou** : Se déchausser / Ôter ses chaussures ; **N'oc'h ket (e)vid taol ho poutou, kar ar vein zo kared** : Vous ne pouvez pas ôter vos chaussures, car les pierres sont dures *(Berrien)*
- **Taol hi gwele** : Expulser son délivre ; **Taol't é hi gwel' ga'r veuc'h !** : La vache a expulsé son délivre ! *(Skrigneg)*
- **Taol kél war *ub.*** : Jeter un sort à *qqn.* / Taper dans l'œil à *qqn.* ; **Taolet na kél war'nê** : Il leur avait tapé dans l'œil *(Poullaouen)* ; **Pe ma'hat oa un diskonter 'taol kil war'ha'on** : Ou c'était probablement un guérisseur me jetant un sort *(Brennilis)*
- **Taol-kont ba *udb.*** : Tenir compte de *qqchose* ; **Gwech-all vïe ket taol'-kont (e-)bed ba traou mo(d)-se** : Autrefois on ne tenait aucun compte de trucs comme ça *(Laz)*
- **Taol-ple** : Prendre garde ; **Tao(l)-ple(d) mad da daped ba(r)zh d'assïed hag a zebi ket 'nê !** : Fait bien attention de na pas prendre dans ton assiette quelque chose que tu ne mangeras pas ! *(Skrigneg)* ; **Ah ! Taol ple mad ! Goûd da-beked p(e)-lec'h mond ! Kar n'efomp ket d'o(be)r kasellig dit !** : Ah ! Prends bien garde à toi ! À savoir jusqu'où aller ! Car nous n'allons pas te soutenir pour marcher ! *(Skrigneg)*
- **Taol sklêrijenn** : Éclairer ; **Ar loar daole sklêrijenn war'naoñ** : La lune l'éclairait *(Lokmarïa)*
- **Taol *ub.* maes (da / deus)** : Jeter *qqn.* hors de ; **Ha voa-ñw taol maes d'e ferm, voa daw dèoñ be da zalc'h ar ferm Landelo** : Il fut jeté hors de la ferme, il lui fallut tenir la ferme de Landeleau *(Speied)*
- **Taol *udb.* da vale** : Expulser *qqchose* / Éjecter *qqchose* ; **Taolañ toud ar pladad-bleud da vale** : Expulser toute la platée de farine *(Poullaouen)*
- **Taol *udb.* kuit** : Expulser *qqchose* ; **An dra-he zelc'he tomm o goûg hag ar mo(d)-se daolent o loustoni kuit** : Ça tenait leur cou au chaud et ils expulsaient ainsi leurs *(Skrigneg)*

**TAPADENN** [ta'pɑːdən] : [***tapadenn*** 1732] n.f. (pl. **-ou** [tapa'dɛnu]) ; Goutte / Attrape / Proie
**E dapadenn d'ar sparfell** : Sa proie à l'épervier *(Poullaouen)*

**TAPAÑ / TAPED** ['tapə(d-t)] : [***tapa*** 1732] vb. ; Atteindre / Attraper / Prendre / & Prendre au piège
**Ahe oa tapet hañ** : Là il était pris au piège / Il s'est fait attraper *(Plouïe)* ; **Pé môa tap(et) pemp pla war'n-ugent** : Lorsque j'avais atteint vingt-cinq ans *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Tapes ket 'r men ! Hezh so din-me !** : Ne prends pas la pierre ! Elle est à moi ! *(Berrien)* ; **Tapet meus ur pekad foenn d'ar veuc'h** : J'ai pris un peu de foin pour la vache *(Plouïe)* ; **Ba-kichenn du-mañ me oa tapet ur wech 'e** : Je me suis aussi fait avoir à côté de chez moi *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ale ! 'H an da dap an dra-m(añ) brem(añ) !** : Allez ! Maintenant je vais prendre celui-ci ! *(Plourac'h)* ; **Me(d) ma'hat na c'hoant da daped (a)ha(n)on pa oan à oueliñ 'è** : Mais il avait probablement envie de me prendre vu que j'étais aussi en train de pleurer *(Skrigneg)* ; **Ah ya-ya ! Tapet oamp bet ! Eh ! Ni oa c'hweet 'ha ! Gwelet mamp ar menu, ma haotr-kaezh-mañ !** : Ah oui, oui ! Nous nous sommes faites avoir ! Eh ! Nous étions soufflées ma foi ! Nous avions vu le menu, mon pauvre ami ! *(Skrigneg)* ; **An dra-he zepende deus ar mod vijen bet tapet** : Ça dépendait de quelle manière je me serais fait attraper *(Plouïe)* ; **Kàer meus lar doc'h taped ur gountell din !** : J'ai beau vous dire de me prendre un couteau ! *(Plonee)* ; **Ene mamp tapet un neubeud boched ha oa di-drous gate** : Là-bas nous y avons pris quelques boches, ils étaient silencieux *(Plouïe)* ; **Hezh 'o a-walc'h (e)vid tap anaoñ** : Il sera bon pour se faire prendre *(Landelo)* ; **Me vo gol dapet** : Je serai sacrément pris au piège *(Landelo)* ; **Tapet o-zri ba'r forn** : Tous les trois pris au piège dans le four *(Landelo)* ; **Me lako picher (a-)benn 'berr, matrehe tapin un' barzh** : Je poserai des pièges ce soir, j'en attraperai peut-être une dedans *(Plouïe)* ; **Ha heñw tap anaoñ ha led (a)naoñ war an daol** : Et il le chope et l'étale sur la table *(Landelo)* ; **Ha aessoc'h eint da dapañ** : Ils sont plus faciles à attraper *(Plouïe)* ; **Ah nondidïe, me dape ur vorc'h ha la'o (a)nê toud neuhe** : Ah nom de Dieu, je pris une fourche et alors je les tuai tous *(Plouïe)* ; **Aessoc'h oa ar plous-kerc'h da daped ha da lakad ba'r rastell ha-toud, ar plous-gwinizh kalz deusoutoñ hezh vise reud alïes** : La paille d'avoine était plus facile à prendre et à mettre dans le râtelier et tout, une bonne partie de la paille de blé était souvent raide *(Plouïe)* ; **Ha hemañ tap e revolver ha lao (a)nèoñ, plant(et) un tenn dèoñ ba-kreis e benn** : Et il prit son revolver et le tua, une balle plantée en pleine tête *(Landelo)* ; **Hezh noè tapet ur plac'h yowank d'ond da vatezh da-vetañ** : Il avait pris une jeune femme pour le rejoindre comme servante *(Kergrist)* ; **Tapet din 'ha !** : Ma foi je me suis fait avoir ! *(An Uhelgoat)* ; **Daw oa taped un' amañ gi-mañ** : Il fallait que j'en attrape un ici *(Berrien)* ; **Tapet bep a chopinad jistr bop(r)ed !** : Prenez chacun une choppe de cidre en tout cas ! *(Kergrist)* ; **Ya, gall a ran taped lod nemed ar re-he ra n'ounn ket ped ar bla, un' anê pe dow ray matresse izhpenn kant ba ur bla** : Oui, je peux en attraper certains seulement ils en font je ne sais combien l'an, un ou deux d'entre eux feront peut-être plus de cent en un an *(Plouïe)* ; **Da dap e vouetadenn** : Pour attraper son gibier *(Poullaouen)* ; **Opala me zo tapet a-benn na digasset ar re-all gantoñ !** : Opala je suis attrapé d'ici à ce qu'il ramène les autre ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Med ! Ase oa ur wazh da dapañ dour deus ar stêr vras, deus ar rinier, *c'est-à-dire* deus antre ar prajou d'irigiñ ar prad ha vé gwraet un tantad barzh** : Mais ! Il y avait là un ruisseau pour amener l'eau de la grande rivière, du fleuve, c'est-à-dire de l'entrée des prés pour irriguer le pré et on y fait une flambée à l'intérieur *(Ponvel)* ; **N'es ket da dap ar vïou ahe !**

**Ar yar zo o sklokal ahe** : Ne va pas prendre les œufs là ! La poule glousse là *(Landelo)* ; **Ya, med ar merc'hed vije tapet müoc'h d'ar mar(e)-se da labourad 'vel ar baotred, müoc'h 'vid a vé gwraet bremañ !** : Oui, mais on faisait plus travailler les femmes comme les hommes, plus que ce qu'on fait de nos jours ! *(Pluskelleg)* ; **Matresse ma vije re sallet ! Ar bevin dape mïoc'h holen, med an heñi dru dape ket keme(n)t !** : Peut-être si elle était trop salée ! Le maigre s'imbibait de plus de sel, mais le gras pas autant ! *(Berrien)* ; **Med am(añ), ar re-m(añ) oa kirri sterd da labour(a)d, pugur (e)ma ar stêr-vras ba'n traoñ ah(e) gis-se ha' zo ur c'hilometr, zo d'arlem(añ) neu'n, d'ond da vek(ed) tap 'nèi** : Mais ici, celles-ci étaient des charrettes difficiles pour travailler, puisque le canal est là en contrebas et il y a un kilomètre, qu'il y a alors d'ici, pour aller jusqu'à l'atteindre *(Speied)*

- **Ar bed zo e krap, an neb a dap a dap / An neb na dap ket a skrap** : Le monde est en suspend, quiconque attrape attrape / Quiconque n'attrape pas gratte (c-à-d. C'est marche ou crève) *(Plouïe)*
- **Be tapet** : Être fauché (mourir) ; **Ba ma familh oa ur bern oa bet tapet** : Dans ma famille beaucoup se font faits faucher *(Ponvel)*
- **Be tapet ba e gomz** : Être pris en défaut (concernant quelque chose de dit) ; **Na ket c'hoant da veañ tapet ba'h i gomz !** : Il ne voulait pas être pris en défaut *(Skrigneg)*
- **Be tapet berr** : Être pris de court ; **Me vên ket tapet berr ga ma c'hoñchou na ga mann e-bed pa'n ti !** : Je ne suis pas pris de court dans mes comptes ni dans rien du tout dans la maison *(Plourac'h)*
- **Be tapet berreg** : Être pris de court ; **Tapet out berreg** : Tu es pris de court *(Poullaouen)*
- **Be tapet dindan e véc'h** : Crouler sous les dettes *(Plouïe)*
- **Be tapet divêd** : Avoir pris du retard ; **Tapet é divêd gad he labour** : Elle a pris du retard dans son travail *(Plouïe)* ; **Ya, me(d) tapet oun divêd ha forzig traou meus d'o(be)r !** : Oui, mais j'ai pris du retard et j'ai pas mal de choses à faire ! *(Skrigneg)*
- **Be tap(ed) d'ober ur golo-pod** : Être pris pour être père nourricier ; **Hezh zo tapet d'o(be)r ur golo-pod** : Il est pris pour être père nourricier *(Ponvel)*
- **Be tapet e damm amzer** : Avoir son temps de pris ; **Ha sell e vise tapet i damm amzer mod-se ha nise mann e-bed c'hoazh !** : Et donc il avait ainsi son temps de pris et en plus il n'avait rien du tout ! *(Ponvel)*
- **Be tapet-fall** : Être mal barré (-e) ; **Daw voa dèoñ 'n-im riskañ da ve saveteet ur mod bennag c'hoa(zh), pugur voa tap(et)-fall ene** : Il fallait encore qu'il se risque à faire quelque chose pour sauver sa peau, car là il était mal barré *(Plonee)* ; **Set(u) bremañ neuhe p(é) oan deut Nikelve beñ me ene oa tapet fall** : Donc maintenant alors quand je vins à Niquelvez ben là j'étais mal barrée *(Berrien)* ; **Ar re-vihen vije tapet-fall dalc'h-mad** : Les petits étaient constamment mal barrés *(Skrigneg)*
- **Be tapet nec'het** : Se trouver gêné (-e) ; **Houzh vïe bet tapet nec'het 'e !** : Elle se serait trouvée gênée également ! *(Ponvel)*
- **Be tapet o + *vb.*** : Être pris à + *vb.* ; **Ar wech-all neu'n oa tap(et)-heñw 'chacheal war mé douar din hag mé douar din oa ga'r sossiet(e)** : Alors l'autre fois il fut pris à chasser sur ma terre et ma terre appartenait à la société *(Speied)*
- **Dreist moue ar gaseg kozh vé tapet an eubeules yowank** : Il faut se faire bien voir de la mère pour avoir la fille (mot-à-mot : Par-dessus la crinière de la vieille jument on attrape la jeune pouliche) *(An Uhelgoat)*
- **(E)vid taped ar had / É red sevel mintin-mat** : Pour attraper le lièvre / Il faut se lever de bon matin (c-à-d. L'avenir appartient a ceux qui se lèvent tôt) *(Plouïe)*
- **Gwelloc'h ur had tapet / (E)vid diw é redeg** : Mieux vaut un lièvre attrapé / Que deux qui courent (c-à-d. Un tiens vaut mieux que deux tu l'auras) *(Plouïe)*
- **Renkañ taped un tamm partoud** : Devoir presque tout faire ; **Ar plac'h renke taped un tamm partoud heñ ! Koulz tenn(añ) patat(e)s, pe 'h eren ed, petram 'vid cherrañ ed vïe daw dê mond war ar voudenn dé dostaad (a)nê** : La femme devait presque tout faire hein ! Autant tirer les patates, ou lier le blé, autrement pour ramasser le blé il fallait qu'elles aillent sur le gerbier pour les rapprocher *(Kleden)*
- **Tap an hent en-dro** : Rattraper la route ; **Da dap an hent-pras en-dro** : Pour rattraper la grande route *(Landelo)*
- **Tap anoued** : Prendre froid ; **Me meus tapet anoued ahe é plantañ hezh** : J'ai pris froid là en l'enterrant *(Poullaouen)*
- **Taped an heol ba-kreis ar foenn** : Ramasser le foin lorsqu'il est bien sec (m.-à-m. prendre le soleil dans le centre du foin) ; **Pa vïe dispunet ar foenn 'barzh vïe bet küet an heol vïe lar(e)t : « Tap a reh an heol ba i greis ! » 'Barzh ma vis(e) echüet chærr 'nèoñ** : Lorsqu'on ramassait le foin avant que le soleil ne fut caché, on disait : « Vous prenez le soleil dans son centre ! » Avant qu'on eut fini de le ramasser *(Speied)*
- **Tap an taol** : Prendre le coup (de main) ; **Meump lak(et) dour da 'r feunteun, tre d'ar gêr-all ga un ar mo(d)-kozh a(r) mo(d)-s(e) ha oa kemed (aha)namp ouïemp labour(a)d ga(t)i, ahe oa un taol d(a) dap** : Nous avions mis de l'eau de la fontaine, jusqu'à l'autre village munis d'un araire à l'ancienne comme a, il n'y avait que nous qui savions travailler avec, il y avait là un coup à prendre *(Speied)*
- **Tap an treñ** : Prendre le train ; **Tost da zeg lew voa d'o(be)r war-droad c'hoazh (a-)barzh mond da dap an treñ** : Il y avait encore près de dix lieues à faire à pied avant d'aller prendre le train *(Pleiben)*
- **Taped an tu war-horr(e)** : Reprendre le dessus ; **Abowe pell-zo (e)ma'ñw 'rusou ha pell (e)ma'ñw taped an tu war-horr(e)** : Il traîne la patte depuis longtemps et met du temps à reprendre le dessus *(Plouïe)*
- **Taped ar foerell** : Attraper la diarrhée ; **Me meus tapet ar foerell** : J'ai attrapé la diarrhée *(Plouïe)*
- **Tap ar pleg** : Prendre le pli ; **Hemañ na tap ar pleg d'hond d'evo ur bann'h ba diw ostaliri** : Il avait pris le pli d'aller boire un café dans deux bars *(An Uhelgoat)*
- **Tap(ed) ar remm ba** : (Attraper / Contracter) des rhumatismes (à/aux / dans) ; **Ha 'kreis-toud trôet-fall 'n traou, hei na tap ar remm ba he zoworn** : Et tout à coup ça avait mal tourné, elle avait attrapé des rhumatismes aux mains *(Ar Fouillez)*

- **Tapet ba'r pech** : Pris au piège ; **Tapet oa ur lou(a)rn ba'r gêr-all ahe gis-se, ba'r pech !** : Un renard pris dans l'autre village là comme ça, au piège ! *(Speied)* ; **Ha un' oa ba'r ferm-all ba gi-m(añ) ha na tap(et) ur lou(a)rn ar mod-se ba'r pech !** : Y en a un qui, dans l'autre ferme comme ça, avait ainsi pris un renard au piège ! *(Speied)*
- **Tap(ed) bec'h war e chouk** : Accumuler des dettes ; **Re a véc'h neus tapet war e chouk** : Il a accumulé trop de dettes *(Plouïe)*
- **Taped brud vad** : Acquérir une bonne réputation ; **Brud vad na tapet** : Il avait acquis une bonne réputation *(Berrien)*
- **Taped dour** : Prendre l'eau ; **Ya hag ar re-he chome mad, med ar re chome ba'r savellenn, neuhe 'r re-he dape dour toud** : Oui et ils restaient bien, mais ceux qui restaient en gerbe, alors ils prenaient tous l'eau *(Berrien)*
- **Tapet é ba'r lass / Tapet é ba e houll** : L'affaire est close (vendu trop vite, aux dépens du vendeur) *(Plouïe)*
- **Tap e bleg** : Prendre son virage ; **Tieñ-Boñ na tap e bleg, reñket e garr ha komañs dé gassed (a-)dreñw** : Tiens-Bon prit son virage, rangea sa charrette et commença à reculer *(Kleden)*
- **Taped e gont** : Avoir son compte ; **Bet meus bet tapet ma gont ba'r machin-te ga'r bidoniou-te !** : J'ai eu mon compte dans ce machin avec ces bidons-là ! *(Karnod)*
- **Taped (e)vel otaj** : Prendre comme otage ; **Ha oa pemp pe c'hwec'h a oa tapet 'vel otaj** : Et ils étaient cinq ou six qui furent pris comme otage *(Kleden)*
- **Taped gwrïou** : Faire racine ; **Med ur wech vis(e) gall(et) harz anê da zond pé vise ed pi(he)n lak(et), delc'h galle ar gwinizh taped gwrïou** : Mais dès-lors que tu avais pu les empêcher de venir lorsqu'il y avait du petit blé de mis, le blé pouvait continuer de faire racine *(Kareis)*
- **Tap-krog ba** : Choper par / Mettre la main sur ; **Heñw tap-krog ba e vlew** : Il le chope par les cheveux *(Landelo)* ; **Tap-krog ba'r mailh-valc'h** : Prends dans le manche de faux *(Kleden)* ; **Pé gallen tap-krog ba'n akordeoñ me ree** : Quand je pouvais mettre la main sur l'accordéon je faisais *(Skrigneg)* ; **Ar vou(a)lc'h a vé 'ho(r)tos ar vuzhugenn hag a dap-krog ba'h hi venn !** : Le merle attend le ver de terre et le chope à la tête ! *(Skrigneg)* ; **Ha pa oa kost an ilis, da dad oa badiner hag a na 'h esseet taped-krog ba brec'h da vamm-gàer, paotr-powr ! Diharpet na 'naoñ !** : Et lorsque c'était à côté de l'église, ton père était plaisantin et avait essayé de crocher dans le bras de la belle-mère, mon pauvre ! Elle l'avait rembarré ! *(Skrigneg)*
- **Tap peg ba *ub.*** : Choper *qqn.* ; **An heñi-gozh 'tap peg ba hemañ ha chet (a)nèoñ war e benn ba'r pod-soubenn !** : La vieille le chopa et le jeta tête la première dans la soupière *(Landelo)* ; **Hemañ tap peg ba'n heñi-gozh, chet(et) an heñi-gozh ba'r soubenn** : Il chopa la vieille, il la jeta dans la soupe *(Landelo)*
- **Taped skassadou ga *ub.*** : Prendre des gifles par *qqn.* ; **Pa oan bihan dapen skassadou ga ma zad pa ne labouren ket ba'r skol** : Lorsque j'étais petit je me prenais des gifles par mon père quand je ne travaillais pas à l'école *(Rostrenn)*
- **Taped tomm (war-lerc'h *ub.*)** : Attraper chaud (à suivre *qqn.* (au travail)) ; **Tap a reent tomm war e lerc'h** : Ils attrapaient chaud à le suivre *(Berrien)* ; **Pé vêr yowank 'hend-ell vé tammou miser é klosañ 'nê gan ar penn-dowlin dape tomm ha oamp ket ken abitüet 'vel re e(rr)o serten oad 'è 'vid troiñ anê, med boñ... Mod-se vé disket !** : Sinon lorsqu'on est jeune c'est un peu la misère pour les enclore avec le genou, tu attrapais chaud et nous n'étions pas non-plus autant habitués que ceux d'un certain âge pour les tourner, mais bon… C'est comme ça qu'on apprend ! *(Pluskelleg)* ; **Ar re-s(e) dape tomm hañ ! Holala ! Ar re-s(e) vis(e) 'h o(be)r ar frikou, med as(e) oa re ha' ree se !** : Ils attrapaient chaud hein ! Holala ! Ils faisaient les banquets, mais là c'était ceux qui faisaient ça ! *(Ponvel)*
- **Tap *ub.* da + *vb.*** : Faire à *qqn.* + *vb.* ; **C'hoant da dap (a)naoñ da labourad a-walc'h !** : Il voulait le faire travailler ! *(Poullaouen)* ; **Ya ! Ar re-goshañ vïe tapet d'okup(iñ) da 'r re-vihen !** : Oui ! Les plus vieux, on les faisait s'occuper des petits ! *(Plonee)*
- **Taped *ub.* dre-dreñw** : Prendre *qqn.* par-derrière (sex.) ; **Hemañ ba'r park, tapet (a)nèi dre-dreñw** : Il alla dans le champ et la prit par-derrière *(Kleden)*
- **Taped *ub.* 'vid beañ *udb.*** : Piéger *qqn.* afin de le faire passer pour *qqchose.* ; **N'é ket blam vije ken rused-se 'è, me(d) c'hoant na da dap ar re-all 'vid beañ ginoweien ! Kompren a res ? Me(d) n'é k(et) ar re-he é an digourdïañ dalc'h-mad !** : Ce n'est pas parce qu'il était si rusé que ça non-plus, mais il avait envie de piéger les autres afin de les faire passer pour des imbéciles ! Tu comprends ? Mais ce ne sont pas toujours ceux-là les plus dégourdis ! *(Skrigneg)*
- **Taped *ub.* ga e vlew** : Prendre *qqn.* par les cheveux ; **Ha na tapet 'ha(n)on maes ar press ga ma blew ha ma c'hoar ga hi blew ! Ha neu'n na ràet beb a dourne demp !** : Et il m'a pris par les cheveux hors de l'armoire et ma sœur par ses cheveux ! Et alors il nous donna à chacune une raclée ! *(Karnod)*
- **Taped *u(d)b.* gantoñ deuh e gein** : Prendre *qqn.* (*qqchose*) sur son dos ; **Ar meveien dap (a)nèoñ gate deuh o gein** : Les valets le prennent sur leur dos *(Plonee)*
- **Tap ur c'hleñved** : Attraper une maladie ; **Gwelloc'h dê tap ar c'hleñved pass pé 'h eint re yowank, ma vegn loueou 'o-hègn klañw** : Il vaut mieux pour elles qu'elles attrapent la maladie pas lorsqu'elles sont trop jeunes, si elles sont des veaux elles seront malades *(Kallag)*
- **Tapañ ur gastrennad** : Attraper une bonne raclée ; **Tapet na ur gast(r)ennad ene** : Il y avait attrapée une bonne raclée *(Poullaouen)*
- **Tapañ ur lardadenn** : Recevoir une correction ; **Tapet na ur lardadenn** : Il avait reçu une correction *(Poullaouen)*
- **Tap(ed) un devezh kozh** : Se taper une (sale / dure) journée ; **Fenoñs meus tapet un devezh kozh** : Je me suis tapé une dure journée aujourd'hui *(Plouïe)*

- **Taped un dihastadenn** : Se faire entuber ; **Ni mamp tapet un dihastadenn sè hañ ! Pugur oamp aet da leiniñ ba ene di-rag *la vue*** : Nous nous étions faites entuber tiens hein ! Puisque nous étions allées dîner là-bas devant la vue *(Skrigneg)*
- **Tap(ed) un douch** : Prendre une douche ; **Tap ma douch ha cheñchañ ma dilhad** : Prendre ma douche et me changer *(Karnod)*
- **Taped un treitad** : Prendre une raclée ; **Un treitad peus tapet** : Vous avez pris une belle raclée *(Berrien)*
- **Taped ur bordead** : Prendre une rafale (alcool) ; **Tapet neus ur bordead** : Il a pris une rafale *(Plouïe)*
- **Tap(ed) ur fluskadenn** : Prendre une déculottée ; **Tapet neus ur fluskadenn** : Il a ramassé une déculottée (aux cartes) *(Plouïe)*
- **Taped ur sac'had** : Prendre une cuite ; **Tapet neus ur sac'had !** : Il a pris une cuite ! *(Skrigneg, Plonee)*
- **Taped ur vruchedad** : Prendre une biture ; **Tapet neus ur vruchedad !** : Il a pris une biture *(Skrigneg)*

**TAPER** ['tapər] : [***taper*** 1992] n.m. (pl. **-ien** [ta'pɛrjən]) ; Personne qui attrape

- **Taper-grilhed** : Mauvais paysan (fainéant, « attrapeur de grillons ») ; **Oh bah ! Hezh oa un taper-grilhed ! Heñ bassee e amzer 'h o(be)r mann e-be(d)** : Oh pff ! C'était un mauvais paysan ! Il passait son temps à ne rien faire *(Skrigneg)*
- **Taper-lapoussed** : Écouteur aux portes ; **Ah eo ! Ar c'hont kozh vije gwraet 'n taper-lapoussed deusountoñ** : Ah si ! Le vieux comte était appelé « l'attrapeur d'oiseaux » (écouteur aux portes) *(Skrigneg)* ; **Chilowerien ha' 'h a da jilou ba'h toull-preness un' mennañket, pe toull-an-nor un' bennañket : Hezh zo un taper-lapoussed** : Des indiscrets qui vont écouter aux fenêtres ou aux portes : C'est un écouteur aux portes *(Skrigneg)*

**TAPER-GÔED** ['tapər,go:ᵊd-t] : [***taper-gôed*** 1933] n.m. (pl. **taperien-gôed** [ta'pɛrjən,go:ᵊd-t]) ; Taupier

✗ *cf.* : ***go***

**Ha ba Speied ah(e) zo un' justamant ha' zo un taper-gôed** : Et à Spézet, il y en a un justement qui est un taupier *(Laz)*

**TAPISS** ['tapəz-s] : [***tapicc*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [ta'pisu]) ; Tapis / Couverture (de lit)

**Ur wïenn lïen war e gein ha tapissou (i)stribil deus an tu-all** : Un entremêlement de toile sur le dos et des couvertures en suspens de l'autre côté *(Poullaouen)* ; **Ha oa ur vatlassenn war-gourr(e) ar gambr ar mo(d)-se hag un tapiss mennaket dreist, oh ! Me gouske mad ene !** : Et il y avait un matelas comme ça sur le sol de la chambre et une couverture par-dessus, oh ! J'y dormais bien ! *(Skrigneg)* ; **Ur holc'hed, un tapiss hag ur pleuñeg ! Ha ar pleuñeg vije pell 'è, pugur oa keme(d) an dra-he ! Ha tomm vije gate !** : Une couette, une couverture et un traversin ! Et c'était aussi un traversin de balle, puisqu'il n'y avait que ça ! On avait chaud avec eux ! *(Skrigneg)* ; **Pa vije an dud ba'h an dennadeg-patates pe un dra m(e)nnaket, un' bennaket nije c'hoant d'o(be)r ur betiss mo(d)-se ha' 'h ee war ar harzh hag a lake un dra m(e)nnaket pe un tapiss a-dreus hag an dud dije owen ha' 'h ee-kuit 'kreis tenn ar patates gwich-all** : Lorsque les gens étaient dans la journée d'arrachage de patates, quelqu'un voulait faire une bêtise comme ça et il allait sur le talus et mettait quelque chose ou une couverture en travers, ainsi les gens avaient peurs et partait en plein arrachage de patates autrefois *(Skrigneg)*

- **Tapiss ar c'hañw** : Le drap mortuaire ; **Tapiss ar c'hañw tàè dalc'h-mad deus an ilis 'e hag vïe chet(et) wa'r lower** : Le drap mortuaire provenait aussi toujours de l'église et on le jetait sur le cercueil *(Kleden)*
- **Tapiss-gwlan** : Couverture en laine ; **Sete a'h ee d'o(be)r tapissou ha d'o(be)r traou mod-se ! Tapissou-gwlan, houzoh walc'h, neuhe vije gwraet tapissou bouret ahe** : Elle allait donc faire des couvertures et des trucs du genre ! Des couvertures de laine, vous savez bien, on faisait là alors des couvertures rembourrées *(Ar Fouillez)*

**TARAN / TARAGN** ['tɑːrɑ̃n] ['tɑːrɑ̃ɲ] : [***târan*** 1716] n.m. & ad. ; Tonnerre / Fulgurances / Grognon

**N'eus ket voien da 'n-om ententiñ ga'n taragn** : On n'arrive pas à se comprendre à cause du tonnerre *(Poullaouen)* ; **Un dèn taragn** : Une personne grognon *(Poullaouen)*

**TARANAL** [ta'rɑ̃ɲəl] : [***tarañnal*** 1904] vb. ; Gronder (bruit) / Grincer (dents)

**TARGAZH** ['ta.ʳgəz-s] : [***targaz*** 1659] n.m. (pl. **targichen** [tar'giʃən]) ; Matou

**Hemañ zo un targazh** : C'est un matou *(Lannedern)*

**TARLIPER** [tar'lipər] : n.m. (pl. **-ien** [tarli'pɛrjən]) ; Buveur invétéré

**Tarliperien 'nevez-kuitêt gante an ostaliri** : Des buveurs invétérés ayant récemment quitté le bar *(Poullaouen)*

**TARLONKAÑ / TARLANKAÑ / DOURLONKAÑ** [tar'lɔ̃ŋkə] [tar'laŋkə] [dur'lɔ̃ŋkə] : [***tarloncaff*** 1499] vb. ; Ravaler sa salive / Avaler avec difficulté

**Kalz deuh an dud neus *un arrêt* ah(e) ur mod bennaket ha pa douches da hezh, neuhe 'n-hi(ni) dourlonkes ha neuh(e) teu ar pas dit** : Beaucoup de gens ont un arrêt là d'une manière quelconque et lorsque tu y touches, c'est alors que tu avales avec difficulté et que tu commences à tousser *(Skrigneg)*

**TARW / TAROW** [tarw] ['tɑːrow] : [vx. br. ***taruu*** ; ***taru*** 1499] n.m. (pl. **-ed** [ta'rowəd-t]) ; Taureau / & ad. Non castré / Entier (divers mâles) (cf. **KOLE** ; **KOÈLE**)

✗ *m. comp.* : ***kole-tarw*** ; & *cf.* : ***koèle, kole***

**N'é ket un tarw, hezh so un eujen** : Ce n'est pas un taureau, c'est un bœuf *(Plouïe)* ; **Reiñ boued d'ar saout ha d'an tarowed** : Donner la nourriture aux vaches et aux taureaux *(Plouïe)* ; **Ar veuc'h zo tond da alañ ha neus bet un tarow bihen** : La vache vient de vêler c'est un petit taureau *(Pleiben)* ; **Deut oa daroued ba lod deus an tarowed ba'r c'hreier ha tapet daroued deusoute** : Des dartres étaient venues sur les taureaux dans les crèches et j'avais attrapé des dartres d'eux *(Plouïe)* ; **Red é stagañ dow darow yowank ha n'eint ket bet stag deus brec'henn ur c'harr-ejen ha lesk anê da gerzhañ** : Il faut attacher deux jeunes taureaux qui n'ont pas été attachés au bras d'une charrette à bœufs et les laisser marcher *(An Uhelgoat)*

- **Tarow penn-kerniou** : Taureau à cornes ; **Sertenamant vis(e) kass(et) ar veuc'h d'an tarow, un tarow penn-kerniou daoñ 'vel n'ounn ket pet(r)a ha' ràe ur leue doc'h** : On envoyait certainement la vache au taureau, un taureau muni de cornes comme je ne sais pas quoi, qui vous donnait un veau *(Kleden)*

**TAROW-MOUALC'H** [tarw'mwalᵊh] : n.m. ; Merle (mâle) (cf. **MAL-MOUALC'H)**

- **Pa vise klevet an tarow-moualc'h kanañ oa sin amzer rust** : Quand on entendait le merle chanter c'était signe de temps rude *(Plouïe)*

**TARZ** [tarz-s] [tarʃ] : [vx. br. ***tard*** ; ***tarz*** 1499] n.m. (pl. **tarchou** ['tarʃu]) ; Éclat

- **Tarch-kurun** [tarʃ'ky:rən] : [***tarz curun*** 1659] Coup de tonnerre ; **Un tarch-kurun zo bet** : Il y a eu un coup de tonnerre *(Poullaouen)*

**TASKAGN** ['taskɑ̃ɲ] : [***taskagn*** 1931] n.m. (pl. **-ed** [tas'kɑ̃ɲəd-t]) ; Ronchon

**Un taskagn (e)veldit-te** : Un ronchon comme toi *(Poullaouen)*

**TASKOÑGNAÑ** [tas'kɔ̃ɲə] : [***dasquenein*** 1723] vb. ; Ronchonner

**Hemañ ra kime(d) taskoñgnañ** : Il ne fait que ronchonner *(Plouïe)*

**TASONO** [ta'zɔ̃:no] : [***tasoanaff*** 1499] vb. ; Agacer (dents) / Rendre sensible / Grincer

**An ilin hag ar poloss a dason an dent** : Les prunelles et les prunes sauvages agacent les dents *(Kergrist)*

**TASS** [tas] : [***tas*** 1632] n.m. (pl. **-ou** ['tasu]) ; Tasse

**Eh ! Ha hi barzh kêr neuhe 'ta nije tammou tassou, kajimant vije ket diw lonkadenn en enne hag amañ oa ur pezh bor(e)nn vras !** : Eh ! Et alors elle, en ville, avait des petites tasses, elles ne contenaient quasiment pas deux gorgées et là c'était un énorme bol ! *(Skrigneg)*

**TASTORNER / TASTONER** [tas'tɔrnər] [tas'tɔ̃:nər] : [***tastournér*** 1723] n.m. (pl. **-ien** [tastɔr'nɛrjən] [tastɔ̃'nɛrjən]) ; Tâtonneur

**Hezh zo un tastoner, oar ket (e)n-im zibrouilh mad ba e labour** : C'est un tâtonneur, il ne sait pas bien s'y prendre dans son travail *(Plouïe)*

**TASTORNIÑ / TASTONIÑ** [tas'tɔ̃:nə] : [***tastonni*** 1659] vb. ; Tâtonner

**Ree kimed tastoniñ ar saout ha sell deus an dud !** : Il ne faisait que tâtonner les vaches et regarder les gens ! *(An Uhelgoat)*

**TATA** ['tata] : n. ; Fanfan (François, diminutif affectueux)

**TAVAÑCHER / TAVAÑJER / TAVEÑCHER / TOVAÑCHER / TOWEÑCHER** [ta'vɑ̃ʃər] [ta'vɑ̃jʒər] [ta'vɛ̃jʃ(ər)] [to'vɑ̃ʃər] [to'wɛ̃jʃər] : [***dauangier*** 1499] n.m. (pl. **-iou** [tavɑ̃'ʃɛrju]) ; Tablier

**Un taveñcher du** : Un tablier noir *(Plonee)* ; **Cheñch tu d'i davañjer** : Retourner son tablier *(Skrigneg)* ; **Peus ket laket da davañcher ?** : Tu n'as pas mis ton tablier ? *(Plouïe)* ; **An taveñch' vïe lakeet war-gorr(e) ar vrozh ha go(ude)-se neuhe vis(e) lakeet ar rokedenn** : On mettait le tablier par-dessus la jupe et alors ensuite on mettait le gilet traditionnel *(Kolloreg)* ; **Gwich-all lod, pa 'n-om ga(v)e tud, pa vije lous o zavañjer, a lake 'naoñ war an tu-gin blam daoñ da ve net !** : Autrefois certains, lorsque du monde arrivait et que leur tablier était sale, le mettait à l'envers afin qu'il soit propre ! *(Skrigneg)* ; **Ar re vé dilhad gwénn gat(e) pe un dra m(e)nneket ah(e) ha lod, 'bénn 'n-im zifenn a lake un tamm tovañcher du war o fénn 'è** : Ceux qui portent des vêtements blancs ou quelque chose du genre là et certains, pour se défendre, se mettaient aussi un petit tablier noir sur la tête *(Laz)* ; **An hini nïe c'hoant d'o(be)r ur bragou neve teue ga an danve ha va mamm ree 'nê, pe ur palto pe ur chaossonou pe un tavañcher pe ur chimejetenn pe ur vrozh... Toud ouïe o(be)r !** : Celui qui voulait faire un pantalon neuf venait avec le tissu et ma mère les faisait, ou un paletot, des chaussons, un tablier, une chemise ou une robe... Elle savait tout faire *(Ar Fouillez)*

**TE / TI** [te] [ti] [tej] : [vx. br. ***te***] pron. pers. ; Toi / Tu / Toi tu

**Te, n'es ket da joñjal !** : Toi, tu n'as pas idée ! *(Skrigneg)* ; **Pe-seurt tammig treul out-te !** : Pauvre petit ! (à plaindre, qui fait pitié) *(Plouïe)* ; **Te zo da-hun ene** : Tu es toute seule là *(Plouïe)* ; **Te zo ur ginoweg !** : Tu es un naïf ! *(An Uhelgoat)* ; **Te zo ur gwiñver !** : Tu es un bon grimpeur ! *(Poullaouen)* ; **Te zo hond da vamm** : Tu vas devenir mère *(Skrigneg)* ; **Te zo préss war'han't** : Tu es pressé *(Berrien)* ; **Ti zo barzh !** : Tu t'y connais ! / T'es dans

le coup *(Plouïe)* ; **Asev 'ta te** : Assieds-toi donc *(Plouïe)* ; **Ba pe-lec'h (e)mout chom te ?** : Où est-ce que tu habites toi ? *(Plouïe)* ; **Beñ didoñ ! Te oar traou 'hat te !** : Ben dis donc ! T'en sais des choses toi ! *(Skrigneg)* ; **Pet(r)a te heus da lar(e)d te, treus-kog ?!** : Qu'est-ce que t'as à dire toi, père putatif ?! *(Skrigneg)* ; **Me meus mignoc'h puissañs (e)vid peus te** : J'ai plus de puissance que vous n'en avez *(Plonee)* ; **Piw out-te neuhe ?** : Qui es-tu donc ? *(Berrien)* ; **Nin lar ato c'hwi, nin laramp ket te** [tej] **morse** : Nous vouvoyons toujours, nous ne tutoyons jamais *(Lannedern)* ; **Gast ! Te damaig, te teuy alesse 'ha sur !** : Putain ! Toi tout à l'heure, certainement que tu viendras de là ma foi ! *(Poullaouen)* ; **Ha goude... Lar 'ta te, petra oa goude ?** : Et après... Dis-moi toi, y avait quoi après ? *(Skrigneg)* ; **Hag ar person ouïe kement-ha te 'è, goude goaches deusoutoñ** : Et le prêtre en savait aussi autant que toi, bien que tu lui cachasses *(Skrigneg)*

- **Pugur é te é** : Puisque c'est toi ; **Bon ! Pegement bremañ a hleon dit ? – Oh ! Pi(d)ur é te é, ah beñ a bêi 'ha(n)on diwar ar chouch** : Bon ! Combien je te dois ? – Oh ! Puisque c'est toi, ah ben tu paieras en nature *(Skrigneg)*
- **-Te** ; renforce la préposition conjuguée ; **War'han(ou)t-te** [var'hãntə] : Sur toi ; **Oh daon ! Te zo berr war'han(ou)t-te !** : Oh damnation ! Tu es à bout de souffle ! *(Berrien)* **(A)han(ou)t-te** [(ə)'hãntə] : De toi ; **Deuh-ouit-te** [dœ'hɥit(ə)] : (De / Selon / À / Contre / À partir de / Envers / Près de) toi ; **(E)veldit-te** [(ə)vɛl'ditə] : Comme toi / Que toi ; **(E)vidout-te** [vi'dutə] : Pour toi / Que toi ; **Ganes-te** [gə'nestə] : Avec toi ; **Dit-te** ['dite] [diːdə]

**TE** [teː] : [***the*** 1732] n.m. ; (du) Thé

**Mad é an te ?** : Le thé est bon ? *(Skrigneg)* ; **Pe kafe pe te eves ?** : Tu bois du café ou du thé ? *(Skrigneg)* ; **Dour zo ha te zo ba un tu bennaket** : Il y a de l'eau et du thé quelque part *(Berrien)* ; **Me meus ket emm deus te, me gav mad ar c'hafe** : Je ne veux pas de thé, moi j'aime le café *(Plouïe)* ; **Ha goud(e) neuhe vé mer(e)nn : krampouzh, kafe pe chokolad pe te 'è** : Et alors ensuite il y a le goûter : Des crêpes, du café ou du chocolat ou-bien aussi du thé *(Skrigneg)* ; **Boñ, pet(r)a 'h añw d'o(be)r dec'h brem(añ) ? Te ? Kafe ? Chokol(ad)...** : Bon, que vais-je vous faire maintenant ? Du thé ? Du Café ? Du chocolat... *(Skrigneg)* ; **An heñi teue, matress(e) vije kinniget ur bann(e) te pe ur bann(e) traou, pa vije da roiñ dê !** : Celui qui venait, peut-être lui proposait-on du thé ou autres, quand on avait à leur donner ! *(Ar Fouillez)*

**TEATR** ['teatr] : [***teatr*** 1633] n.m. (pl. **-ou** [te'atru]) ; Théâtre

**Ar bla-mañ oa impossubl demp mond, pudur ni zo bet ba'h an teatr !** : Il nous était impossible de venir cette année, puisque nous sommes allés au théâtre *(Skrigneg)*

- **Ober teatr** : Faire du théâtre ; **Beb pla a rent teatr mo(d)-se** : Ainsi chaque année ils font du théâtre *(Skrigneg)*

**TECH** [tɛʃ] : [***teig*** 1557] n.m. (pl. **-ou** ['tɛʃu]) ; Penchant / Tendance / Côté (fig.) / Tic

**Lod nise techou fall** : Certains avaient de mauvais penchants *(Plouïe)* ; **Hounn(ezh) neus un tech** : Elle a un défaut *(Plouïe)* ; **An dra-he zo (e)vel un tech pe n'ouzon ket** : C'est comme un tic ou je ne sais pas *(Plouïe)* ; **Dé zivouenn(añ), pet(r)a larin doc'h : Dé denn an dra-h(e) dê da o fenn, dé denn an tech maes ! Un tech é 'benn-neuhe...** : Pour ôter, que vous dirai-je : Pour leur enlever ça de la tête, pour enlever le penchant ! C'est pourlors un penchant... *(Laz)*

**TECHAÑ** ['tɛʃə] : [***techa*** 1732] vb. ; Être enclin à / Avoir un penchant pour

- **Be techet fall** : Être tendancieux ; **Houzh zo techet fall** : Elle est tendancieuse *(Plouïe)*

**TEIL** [tɛj(l)] : [***teil*** 1499] n.m. ; Fumier

✗ *m. comp.* : ***bern-teil***

**Ur bac'had-teil** : Un croc plein de fumier *(Laz)* ; **Kass teil d'ar park** : Envoyer le fumier au champ *(Plouïe)* ; **Ar bac'h tenn teil da 'r c'hrow** : Le croc pour tirer du fumier de l'étable *(Laz)* ; **Na temz na teil sete an dra-he vé douar treut** : Ni engrais ni fumier voilà de la terre pauvre *(Skrigneg)* ; **Skignañ teil ba'r park** : Épandre du fumier dans le champ *(Plouïe)* ; **Skuilhañ teil** : Épandre du fumier *(An Uhelgoat)* ; **Hemañ neus ur charreadeg-teil d'ober** : Il a un grand charroi de fumier à faire *(An Uhelgoat)* ; **Chechañ teil ba'n ant** : Tirer le fumier dans le creux du sillon *(Plouïe)* ; **An teil zo disteñged 'e** : Le fumier est excellent également *(Poullaouen)* ; **Ah daon ! Laket vegn ba'n teil !** : Ah dam ! On les met dans le fumier ! *(Skrigneg)* ; **Ha e vreur oa 'choukour kass teil** : Et son frère aidait à envoyer le fumier *(Laz)* ; **Plous brein d'ober un tamm teil vounnussoc'h** : De la paille pourrie pour faire plus rapidement du fumier *(Plouïe)* ; **Toud an teil oa ganomp dé streïñ, keid vis(e) ar baotred 'troïñ-douar** : Nous avions tout le fumier à épandre, tant que les gars labouraient *(Sant-Wazheg)* ; **Ha ga 'n teil, 'vel laret, vis(e) daw 'h ober 'r re-he, musul(iñ) toud !** : Et le fumier, comme vous dîtes, il fallait aussi le faire, tout mesurer ! *(Sant-Wazheg)* ; **Hemañ zo ur c'harr 'vi(d) cherrañ voenn, cherr teil zo moien d'ober gantoñ, am(añ) (e)ma ar c'hlwijennou** : C'est une charrette pour charroyer le foin, on peut l'utiliser pour charroyer le fumier, ici c'est la fourragère *(Berrien)* ; **Ur gargad teil** : Un chargement de fumier *(Plouïe)* ; **Hag oa kass tei(l) war an divac'h just a-walc'h** : Il envoyait le fumier sur le croc justement *(Skrigneg)* ; **Skuilh(añ) teil ba'r parkeier, ar saout dé hoer(iñ) ha reiñ boued d'ar saout 'è alïes** : Épandre du fumier dans les champs, les vaches à traire et aussi donner souvent à manger aux vaches *(Kergloff)* ; **A-raog vïe teil ba-dan ar lon(ed) ar mo(d)-se ha vis(e) ket skarzh(et) (ne)med tro gouel-Nedeleg ha neu'n tro (a)n de kentañ 'r bla, ahe vis(e) an devechou kass-teil** : Avant il y avait du fumier sous les bêtes comme ça et on ne vidait que vers Noël et alors vers le premier de l'an, là c'étaient les journées d'envoi de fumier *(Speied)* ; **Setou war an ar peus ar soc'h da drañch an douar, ar goutilli zo (a-)raog hag ar rasetennou da zespugn mo(d)-s(e) teil** : Tu as donc sur la charrue le soc pour houer la terre, les coutres sont devant et les rasettes pour ramasser comme ça du fumier *(Kleden)* ; **Set(e) ar mod-se ahe vé teil munud, sete oñ rekouret ga an dra-he !** : Ainsi donc comme ça on a du fumier fin, ça m'est donc d'un grand

secours ! *(Skrigneg)* ; **Ga'n dra-he meus chañs pedur beb pla, me meus ahe his-se be(r)niou-teil ha be(r)niou teil-kozh** : J'ai de la chance avec ça puisque chaque année, j'ai là-même des tas de fumier et des tas de vieux fumier *(Skrigneg)* ; **Ur vorc'h da skuilhañ teil** : Une fourche pour épandre le fumier *(An Uhelgoat)* ; **Da ziharzhañ tàegn da labourad d'ar feurm da gass teil, da riñs ar c'hreier, se !** : Ils venaient travailler à la ferme pour débroussailler, pour envoyer le fumier, vider les crèches, tiens ! *(Poullaouen)* ; **Oh ! Hezh so ur bern teil, hezh so brein ! Ha damait pé teuy maes, ar c'hentañ tra a rey é mond da garg e gov !** : Oh ! Lui c'est un tas de fumier, il est pourri ! Et tout à l'heure lorsqu'il sortira, la première chose qu'il fera sera d'aller remplir son ventre ! *(Kleden)* ; **Ha neuhe vïe daw kaoud teil, houzoh walc'h, vïe daw kaoud traou da daol ba'r c'hreier, pugur 'n teil 'n-heñi oa an temz, neuhe !** : Il fallait alors avoir du fumier, vous savez bien, il fallait en avoir pour jeter dans les crèches, puisque c'était le fumier qui était l'engrais, alors ! *(Plouïe)* ; **Ha sell pa oa mujul(et) an teil a oa ar gont, med daon ! Oa ar c'hreis ha oa mann e-bed barzh (ne)med i loustoni ha tro-war-dro neuhe oa un tamm teil da lared oa ur bern teil a oa** : Et donc lorsque le tas fut mesuré, il y avait le compte, mais bon ! Au centre il n'y avait que ses saloperies et il y avait alors un peu de fumier tout autour pour dire que c'était un tas de fumier *(Skrigneg)*

- **Chom 'h o(be)r teil** : Faire la grasse matinée (mot-à-mot : rester à faire du fumier) : **Chom é 'h o(be)r teil** : Il a fait la grasse matinée *(Motre)* ; **Me ra teil 'è...** : Je reste tard au lit également *(Motre)*
- **Chom war e deil** : Rester tard au lit / Faire la grasse mat' (mot-à-mot : rester sur son fumier) ; **Chomet é war e deil** : Il est resté au lit *(Plouïe)* ; **Tapet bet mew, bet direnket, chomet é war an teil** : Saoul ou dérangé, resté au lit *(Plouïe)*
- **Gwleb-dour-teil** [gleːptur'tɛj] : Complètement trempé (-e) ; **Mi oè gwleb-dour-teil** : J'étais complètement trempé *(Kergrist)*
- **Gwleb (gwleb) teil / Gwlep-an-teil** : Complètement trempé(s) ; **Hezh zo gwlep-an-teil** : Il est trempé *(Plouïe)* ; **Oh ya ! Gwlep-an-teil visent** : Oh oui ! Ils étaient complètement trempés *(Ponvel)* ; **Ha gwlep-an-teil ma zreid pa'n de toud !** : Mes pieds complètement trempés pendant toute la journée ! *(Plonee)* ; **Ya-ya, med ar re-he 'benn vé deg munut a vé gwlep-an-teil toud** : Oui-oui, mais au bout de dix minutes ils étaient complètement trempés *(Plonee)* ; **Me lar zo dit la oamp gwléb-gwléb-teil oamp toud** : Je peux te dire que nous étions complètement trempés *(Plouïe)* ; **Wechou vïe plijadur, me(d) wechou teuemp d'ar gêr gwlep-an-teil, debet toud ar bar(a) 'zhpenn c'hoazh...** : Il y avait parfois du plaisir, mais parfois nous revenions complètement trempés, et de plus nous avions mangés tout le pain... *(Brennilis)*
- **Teil brein** : Du fumier décomposé ; **Teil brein, sec'h ha disec'het un tamm** : Du fumier décomposé, sec et un peu desséché *(Plouïe)*
- **Teil dru** : Du fumier gras (très bonne qualité) *(Plouïe)*
- **Teil-ke(r)seg** [tɛj'keːzeg-k] [tɛj'kerzeg-k] : (du) Fumier de cheval
- **Teil-moc'h** [tɛj'moɦ] : (du) Fumier de porc
- **Teil poazh** : Vieux fumier (bien tassé) ; **'Vi(d) 'n teil-s(e) vïe lar(et) teil poazh !** : Pour ce fumier-là on disait du « fumier cuit » *(Pleiben)*
- **Teil-pok** : Du fumier bien tassé ; **Teil-pok oa ba'r c'hrow** : Il y a avait du fumier bien tassé dans la crèche *(Plouïe)*
- **Teil-saout** [tɛj'zɔwt] : (du) Fumier de bovin ; **Ba'r parkeier teil-saout** : Du fumier de bovin dans les champs *(Kergloff)*
- **Teil-yer / Teil-yir** [tɛj'jeːr] [tɛj'ɟeːr] [tɛj'jiːr] [tɛj'ɟiːr] : (du) Fumier de poule
- **Un devezh kass-teil** : Une journée d'envoi de fumier ; **Ahe vije an devechou kass-teil ha neu'n an devechou c'hoa(r)i merk-ha-tregont pé vije an de(v)ezh kass-teil** : Là c'étaient les journées d'envoi de fumier et alors les journées à jouer au merk-ha-tregont (« poker breton ») lorsque c'était la journée d'envoi de fumier *(Speied)*
- **Ur saw deil** : Un petit tas de fumier (éparpillé sur le champ) *(An Uhelgoat)*

**TEILAD** [tɛj(l)əd-t] : [***teilad*** 1992] vb. ; Fumer (la terre)

**C'hwi a deil mad** : Vous fumez bien / Vous mettez trop de beurre (sur votre pain) *(Plouïe)*

**TEIN / TAGN** [tɛjn] [tɑ̃ɲ] : [***teign*** 1716] ad. ; Teigne(ux)

**Ar chô-mañ zo tein** : Ce cheval est teigneux *(Skrigneg)*

**TEIR** [tɛjr] : [vx. br. ***teir***] nombre f. ; Trois (cf. **TRI** : nombre m. ; Trois)

**Ha neuhe oamp deut a-benn d'ober teir chadenn evi(d) kass an dour da bek(ed) ar bern, ur jadenn evid peb puñs** : Et nous avions donc réussi à faire trois chaînes pour amener l'eau jusqu'au tas, une chaîne pour chaque puits *(Plouïe)* ; **Med merc'hed an otrou, heñw noa teir merc'h, teir blac'h yowank** : Mais les filles du sieur, il avait trois filles, trois jeunes femmes *(Plonee)* ; **Hag e chome ar glô pad eizhte, pemzete hag a-wechou teir su'n** : Et la pluie restait pendant huit jours, quinze jours et parfois trois semaines *(Plouïe)* ; **Ma god meus bet teir gwech !** : J'ai eu mon code trois fois ! *(Plouïe)* ; **Gwraet ma teir pe beder leusson gantoñ** : J'avais pris trois ou quatre leçons avec lui *(Plouïe)* ; **Sete a-benn ar fin oa daw 'h ober partaj pugur voa dimeet ar merc'hed o-zeir** : Donc pour finir il fallut faire le partage puisque les filles étaient fiancées toutes les trois *(Plonee)* ; **Feñ ar feurm oa demp, d'hon-deir deus tu hon mamm** : Enfin notre ferme, à nous trois du côté de notre mère *(Poullaouen)*

**TEKNIK** [teknik] : [***teknik*** 1959] n.m. (pl. **-ou** [tek'nikou]) ; Technique

**Goueiè ar betrabesenn, an dra-s(e) oa un teknik dé c'hwénn(añ) betrabes** : La betterave tombait, c'était une technique pour sarcler les betteraves *(Kleden)* ; **'Benn c'hwénn(añ) ar betrabes vis(e) lak(et) un tr(o)ad berr ba'r boc'h ha 'vi(d) c'hwénn(añ) betrabes oa un teknik dé c'hwénn(añ) (a)nê !** : Pour sarcler les betteraves on mettait un manche court dedans, il y avait une technique pour les sarcler ! *(Kleden)*

**TELEFON** [telefon] : [***telefon*** 1992] n.m. (pl. **-ou** [tele'fo:nu]) ; Téléphone

**Me meus aneet Kolloreg oa un', dow, tri, pevar telefon** : J'ai connu Collorec il y avait un, deux, trois, quatre téléphones *(Kolloreg)* ; **Di-rag ti ar vamm-gozh oa potojou-telefon o tougen orjalennou** : Devant chez la grand-mère il y avait des poteaux de téléphone portant des fils *(An Uhelgoat)* ; **Ma vije red dê dond war o c'his da houll an hano, houzoh walc'h, d'ar mar(e)-se oa ket telefon na sort e-bed !** : S'il leur avait fallu retourner sur leurs pas pour demander le nom, vous savez bien, à cette époque il n'y avait ni téléphone ni rien du tout ! *(Skrigneg)*

**TELEFONAÑ** [tele'fɔ̃:nə] : vb. ; Téléphoner

**Telefonet feus d'i famm ?** : As-tu téléphoné à ta mère ? *(Kallag)* ; **Petram dond d'ar mêri ha me delefone dê** : Ou-bien venir à la mairie et je leur téléphonais *(Kolloreg)* ; **Ahe ma kestionet (a)naoñ war an dra-he hag a mamp telefonet dèi ha goullet (a-)ziganti** : Là je l'avais questionné sur ça et nous lui avions téléphoné et demandé (à elle) *(Plourac'h)* ; **Ma telefonet d'an hini oa (a-)raog ha na laret din n'é ket possubl** : Je téléphonai à celui qui était avant et il me dit que ce n'était pas possible *(Kallag)* ; **Hezh oa na telefonet din da houll diganiñ 'hañw oan lipr, oa moaien daoñ da zond ahe demp d'ond da wel(ed) Valentine** : Il m'avait téléphoné pour me demander si j'étais libre, s'il pouvait venir là pour que nous allions voir Valentine *(Skrigneg)* ; **Telefonet na d'an hini oa klask kaviar 'è hag oa laret daoñ pe-naos evid kaoud mad « le caviar » é daw ev(añ) ur bann'h vodka da-heul** : Elle avait aussi téléphoné à celui qui cherchait du caviar et on lui a dit que pour trouver bon le caviar il faut le faire suivre d'un verre de vodka *(Skrigneg)* ; **Setu pé oa deut dre-ene na telefonet dèi** : Et donc lorsqu'il vînt par ici il lui téléphona *(Skrigneg)* ; **Pugur mé giniter, raog é deut d'ar gêr deus an ospital, na telefonet din douzh Kareis** : Puisque ma cousine, avant d'arriver à la maison de l'hôpital, m'avait téléphonée de Carhaix *(Plonee)* ; **Pedur ma ni na telefonet din dec'h hag a lare diñ ema dow-ugent la so a(ho)nt ar hi-(ho)nt à chom** : Puisque mon neveu m'a téléphoné hier et m'a dit que ça fait quarante ans qu'il habite là-bas *(Skrigneg)*

**TELE(VISÏON)** [tele(vi'zijən)] [televizjɔ̃] : n.m. (pl. **televisionou** [televi'zjɔ̃:nu]) ; Télé

**Stag he ginou deus an tele** : Elle est scotchée devant la télé *(Plouïe)* ; **Chomet oun imobil di-rag an tele** : Je suis resté scotché devant la télé *(Plouïe)* ; **Gwelet meus ar c'haner ba'n tele, e(rr)o é hudur !** : J'ai vu le chanteur à la télé, il est devenu pitoyable *(Kergrist)* ; **Chomet oun par war an tele** : Je suis resté scotché sur la télé *(Plouïe)* ; **(E)vel lare an heñi-all dec'h ba'n televisioñ ahe** : Comme disait l'autre hier à la télévision *(Karais)* ; **Gwel a res (a)nê ba an televisioñ, an dra-h(e) zo braw da weled 'ha** : Tu les vois à la télévision, c'est beau à voir ma foi *(Skrigneg)* ; **Sert(e)namant 'barzh oa bet televisionou ha-traou, memes war-lerc'h oa deuet televisionou** : Certainement, avant qu'il y ait des télévisions et autres, même après que n'apparurent des télévisions *(Kleden)* ; **Gwech-all a vije kontet kalz müoc'h ar gaos (e)vid a vé gwraet bremañ blamor d'an tele** : Autrefois on parlait plus que ce qu'on fait maintenant à cause de la télé *(Skrigneg)* ; **Pudu oa ket (a) dele, na oa ket sort e-bed, na levèriou na mann e-bed (e)vel zo bremañ, na koñsol da c'hoa(r)i ahe gis-se** : Puisqu'il n'y avait pas de télé, il n'y avait rien du tout, ni livres ni rien de tout comme maintenant, ni console pour jouer là comme ça *(An Uhelgoat)*

**TEMPORELL / TIMPORELL / TAMPORELL** [tɛm'po:rəl] [tim'po:rəl] [tɑ̃m'po:rəl] : [***tumborel*** 1633] n.m. (pl. **-ou** [tɛmpo'rɛlu] [timpo'rɛlu] [tɑ̃mpo'rɛlu]) ; Tombereau

**N'eus ket klwijenn n'eus kemed temporellou** : Il n'y a pas de fourragère il n'y a que des tombereaux *(Berrien)* ; **Ar sabrenn petramed ar vein vise kasset ga'r charriter ga'n temporellou** : Le sable ou-bien les pierres étaient envoyées par le charretier avec les tombereaux *(Berrien)* ; **Tamporellou é ar re vis(e) lak(e)t war'nê 'vid chærr foenn ha neu'n a vïe *ras la caisse* mod-all hag ar re oa ar c'hlwedennou a reemp da 'r re-se 'nê** : Ce sont des tombereaux qu'on mettait dessus pour ramasser le foin et c'était sinon alors ras la caisse, nous appelions ça des fourragères *(Speied)*

**TEMZ** [tɛmz-s] : [***témps*** 1732] n.m. ; Amendement / Engrais / Fertilisant

**Temz ! Temz vije laket** : De l'engrais ! On mettait de l'engrais *(Skrigneg)* ; **Ah(e) ba'r gar oa un depo-temz** : Là à la gare, il y avait un dépôt d'engrais *(Lokmarïa)* ; **Un tamm temz vije laket, ya** : On mettait un peu d'engrais, oui *(Skrigneg)* ; **Ma vije temz d'an dan, ma vije dru ar park !** : S'il y avait de la fumure en dessous, si le champ était fertile ! *(Skrigneg)* ; **D'ar mar(e)-se vije gwrïet ar sïer-temz hag a teue da wrïad war ar su'n** : À cette époque on faisait des sacs d'engrais et elle venait coudre en semaine *(Skrigneg)* ; **Me(d) ar grilhed chomint ket ba-lem a vé laket temz, blij ket an temz dê** : Mais les grillons ne restent pas là où on met de l'engrais, ils n'aiment pas l'engrais *(Skrigneg)* ; **(G)wachiñ ar prajou vije gwraet 'vid dourañ 'nê, pegur d'ar mare-se na oa ket temz** : On creusait des ruisseaux dans les prés pour les irriguer, puisqu'il n'y avait d'engrais à cette époque *(Plouïe)* ; **Na oa ket (a) demz ket d'e zouar, lake ket temz** : Sa terre ne contenait aucun fertilisant, il ne mettait pas d'engrais *(Skrigneg)* ; **Na bren ket (a) demz da lakad d'i zouar** : Il n'achète pas d'engrais pour mettre sur sa terre *(Skrigneg)* ; **Ar patates neus(e) d'ar mar(e)-te oa ar moni vije toud (e)vid prenañ temz ha (e)vid prenañ traou ar mod-se** : Les patates alors à cette époque-là étaient la monnaie qu'il y avait pour acheter de l'engrais et pour acheter des trucs comme ça *(Plouïe)* ; **Dreñw oa ar c'heseg vïe gwraet ur gwele daoñ ga plous ha vïe laket sïer-temz ahe gis-se, vïe braw ene** : Derrière là où étaient les chevaux on lui faisait un lit de paille et on mettait des sacs d'engrais là comme ça, il était bien là *(Lokmaria)* ; **Me na drèton mann e-bed, me lakeon ket na temz, med teil a meus hañ !** : Je ne traite rien du tout, je ne mets pas d'engrais, mais j'ai du fumier hein ! *(Skrigneg)* ; **'N hi(ni) na ket (a) demz lake ludi ! Gwich-all, houzoh walc'h, tou'n dud na ket aes da gaoud temz** : Celui qui n'avait pas d'engrais mettait de la cendre ! Autrefois, vous savez bien, tout le monde n'avait pas les moyens d'avoir de l'engrais *(Skrigneg)* ; **Ha neuhe vïe daw kaoud teil, houzoh walc'h, vïe daw kaoud traou da daol ba'r c'hreier, pugur 'n teil 'n-heñi oa an temz, neuhe !** : Il fallait alors avoir du fumier, vous savez bien, il fallait en avoir pour jeter dans les crèches, puisque c'était le fumier qui était l'engrais, alors ! *(Plouïe)* ; **Me meus bet klêt ma c'hoarésed lared, d'ar mar(e)-se vije ket laket kalz a demz ha int bet 'lakad, ba ur vereri tal du-mañ hag int bet 'lakad amo-nitrat ha vije laket gan ur loa vihen da beb bitrabesenn !** : J'ai entendu mes sœurs dire, à cette époque on ne

mettait pas beaucoup d'engrais et ils sont allés mettre, dans une métairie en face de chez moi, ils sont allés mettre de l'ammonitrate avec une petite cuiller à chaque betterave ! *(Pluskelleg)*

**TEMZAÑ** ['tɛmzə] : [***temza*** 1927] vb. ; Amender / Mettre de l'engrais / Assaisonner / Graisser

**Temzañ mad a res !** : Tu garnis bien (ta tartine de beurre, de confiture, etc.) *(Skrigneg)*

**TENER** ['teːnər] : [***tener*** 1499] ad. ; Tendre

**Melchen tener war rew ha gwleb** : Du trèfle tendre sur la gelée et humide *(Skrigneg)* ; **Ur c'hoarzhadenn dener ha braw-spontus** : Un rire tendre et extrêmement beau *(An Uhelgoat)*

**TENN** [tɛn] : [***tenn*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['tɛnu]) ; Tir / Coup, cartouche (d'arme à feu) / & n.f. ; Attelage

**Neuhe oa ket kalz a dennou kin** : Il n'y avait donc plus beaucoup de tirs *(Plouïe)* ; **C'hwi peus ur vusuilh dow denn !** : Vous vous avez un fusil à deux coups ! *(Poullaouen)* ; **Ne oa tenn e-bed kin ba ma vusuilh** : Il n'y avait plus de cartouche dans mon fusil *(Poullaouen)* ; **Ur charretour gad un denn vad (é) sklejañ bilhou da vord an hent** : Un charretier avec un bon attelage traînant des billes de bois jusqu'au bord de la route *(Poullaouen)* ; **Hag klêt meus bet 'naoñ lared 'è lar ar jañdarmeed oa ba-dreñw ha toud ar re faote ket dê avañsañ, ale hopla ! Un tenn dê !** : Je l'ai aussi entendu dire que les gendarmes étaient derrière et que tous ceux qui ne voulaient pas avancer, allez hop là ! Un coup de fusil ! *(An Uhelgoat)*

- **Losken e denn** : Tirer son coup (sex.) ; **Losket neus e denn !** : Il a tiré son coup (sex.) *(Plouïe)*
- **Partïet é 'n tenn !** : Le coup est parti ! (& sex.) *(Plouïe)*

**TENNADEG** [tɛ'nɑːdɛg-k] : [***tennadec*** 1659] n.f. (pl. **-ou** [tɛna'dɛːgu]) ; Rafle / (journée d') Arrache (de)

**Amañ (e)ma an dennadeg-patates !** : Il y a ici la journée d'arrachage de pommes de terres ! *(Skrigneg)* ; **Pé vije un eured pe pé vije un dennadeg-pato** : Lorsqu'il y avait une noce ou lorsqu'il y avait une journée d'arrachage de patates *(Plourac'h)* ; **Pa vije an dud ba'h an dennadeg-patates pe un dra m(e)nnaket** : Lorsque les gens étaient dans la journée d'arrachage de patates *(Skrigneg)*

**TENNAÑ / TENNIÑ / TENNOU** ['tɛn(ə/i/u)] : [***tennaff*** 1499] vb. ; Tirer / Retirer / Arracher / Extraire / Enlever / Ôter

✗ *m. comp.* : ***pal-tennañ-mouded***

**Ar bac'h tenn teil da 'r c'hrow** : Le croc pour tirer du fumier de l'étable *(Laz)* ; **Tennet ma breutellou ganin 'ta !** : Enlevez-moi donc mes bretelles ! *(Plonee)* ; **Ha me ma tennet 'nê gantoñ** : Je les lui avais ôtées (bretelles) *(Plonee)* ; **Ya, daw vise chom da dennañ ar yeot hag ar blantennou** : Oui, il fallait rester arracher l'herbe et les plantes *(Plouïe)* ; **Nin meump ket dilhad e-bed da denn (aha)namp** : Nous n'avons aucun vêtement à enlever *(Plouïe)* ; **Ha tennet ho pragou** : Et enlève ton pantalon *(Landelo)* ; **Ya ha tenn an dra-he deuh an dañv(a)d goud(e)-se...** : Oui et tirer ça du mouton ensuite... *(Kolloreg)* ; **Ha ma sad oa neuhe (e)vid tenn ar plous deuh ar bern** : Et mon père était alors pour tirer la paille du tas *(Speied)* ; **Ha pechiou-kanol an Amerikaned da denno war ar boched** : Et les canons des Américains de tirer sur les boches *(Plouïe)* ; **Ar wech oa komañset ar re-he da denno** : Dès-lors qu'ils commencèrent à tirer *(Plouïe)* ; **Tenn da'n tu klei** : Tirer sur la gauche *(Skrigneg)* ; **Me zo hond da denn ma dilhad** : Je vais retirer mes vêtements *(Landelo)* ; **Pé oa tennet e zilhad gantoñ** : Quand il retira ses vêtements *(Landelo)* ; **Ya me zo hond da denn anê toud** : Oui je vais tous les enlever *(Berrien)* ; **Dïaes neus tenn, med dond a ray** : Il a du mal à tirer, mais ça viendra *(Plonee)* ; **Heben zo ur bal greus, houmañ zo ur bal da dennañ to(wa)rc'h** : L'autre est une bêche creuse, c'est une bêche pour extraire la tourbe *(Berrien)* ; **Patates vije tennet fin ar bla** : On tirait les patates à la fin de l'année *(Skrigneg)* ; **Ha hemañ zo un trañch (e)vid tennañ chouchou** : Ça c'est une houe pour extraire des souches *(Berrien)* ; **Me lar dit ar re-he vije saludet a'ha ! Ha' dennes da dok pa weles 'nê** : Je peux te dire qu'ils étaient salués ma foi ! Et tu ôtais ton chapeau lorsque tu les voyais *(Skrigneg)* ; **Ya, me(d) ha lod dennègn ket 'n dour pé vis(e) gleet dê o(be)r !** : Oui, mais certains n'enlevaient pas l'eau lorsqu'ils devaient le faire ! *(Kareis)* ; **Yann dre-drañw, dre war-horre ar vorn, dizolo ar vorn, tenn ur men kuit ha làerezh ar gwign** : Yann par l'arrière, par le dessus du four, découvre le four, enlève une pierre et vole la brioche *(Plonee)* ; **Tenn da votes-all !** : Enlève ton autre chaussure ! *(Skrigneg)* ; **Ga'r l(o)a-bod ya vise tennet, vise tapet ar c'hoèien diwar ar laezh** : On enlevait, on extrayait la crème du lait à la cuiller à pot *(Ponvel)* ; **Hag ar re-he oa bet choñj tenn essañs deus ar mouded pad ar bresel ha n'eint ket bet gallet o(be)r** : Et ils avaient eu dans l'intention d'extraire de l'essence de la tourbe pendant la guerre, ils ne purent pas le faire *(Brennilis)* ; **C'hwi vïe d'arseed war an ta(li)er ha c'hwi denne teil ba-kreis-tre ar jô, an heñi-all denne ba lost ar c'harr** : Vous deviez vous asseoir sur la croupe et vous tiriez le fumier juste entre le cheval, l'autre tirait au bout de la charrette *(Speied)* ; **Gwech-all oa ar mod da denn o dok kàer** : Autrefois c'était la mode d'ôter leur beau chapeau *(Landelo)* ; **Set(u) oa un', dow, ba beb puñs o tennañ dour deus ar puñs ha vise passeet ar c'hilornou dre ar jadenn tre da-beked ar bern plous** : Il y avait donc un, deux, à chaque puits tirant l'eau du puits, et les seaux passaient par la chaîne jusqu'au tas de paille *(Plouïe)* ; **Me voa ur plac'h deus ar c'hampagn ha moa lâet ar lapin, torre(t) e hoûg dèoñ ha goud(e)-se tennou ar lag(ad)ou (e)vid ar gwad d'hond d'an traoñ** : J'étais une fille de la campagne et j'avais tué le lapin, lui avais brisé la nuque et ensuite enlevé les yeux pour que le sang se répande *(Sant-Wazheg)* ; **Petra zo passêt ba bourc'h Kleden ? Piw neus tennet ga'r fusilhou ?** : Que s'est-il passé au bourg de Cléden ? Qui a tiré au fusil ? *(Kleden)* ; **Amañ (e)vi(d)-c'hoazh gav ket din zo tennet kalz mein hañ** : Pour l'instant ici je ne crois pas qu'on enlève beaucoup de pierres hein *(Skrigneg)* ; **An dra-he voa tennet a-ziwar'ha(no)mp-ni 'ta !** : Ça nous a donc été retiré ! *(Plonee)* ; **Ya-ya-ya ! Ha vije laket (me)mes-tra ba'r soubenn ha goude ga'n ekumour vije tennet...** : Oui-oui-oui ! Et on mettait quand-même dans la soupe et après avec l'écumoire on enlevait... *(Berrien)* ; **Pé oa deut ahe his-se na tennet ar voto-te, sell pe-gen kàer eint !** : Lorsqu'il vint ici il tira cette photo, regarde comme ils sont beaux ! *(Skrigneg)* ; **Tenn toud ar re-glañw d'ar**

**re-all, daw vise passeal ba o sous(k) dé denn ar re-glañw d'anê-gn** : Retirer toutes les malades des autres, il fallait passer parmi elles pour retirer les malades d'entre elles *(Sant-Wazheg)* ; **'Benn un hanter(eu)r goud(e) vije red tenn toud pezh zebegn ket maes 'tre o dreid** : D'ici une demi-heure ensuite, il fallait enlever tout ce qu'ils ne mangeaient pas d'entre leurs pattes *(Lokarn)* ; **Pé vis(e) tenn(et) an aval(d)ouar, gwech-all vis(e) kemed koneriou ar mod-se vïe** : Lorsqu'on arrachait les pommes de terre, autrefois il n'y avait que des conneries comme ça *(Speied)* ; **Ha hañw 'h o(be)r an heñi marw 'è, pedur ma nïe bouj(et) un tamm : Rhaa ! Vije tennet war'naoñ c'hoazh !** : Et lui de faire le mort également, puisque s'il avait bougé un peu ! Rhaa ! On lui tirait dessus encore ! *(An Uhelgoat)* ; **Tenner-dent a oa hag hezh a gonte geier d'an hi(ni) a 'h ee da denniñ dent gantoñ** : Il était arracheur de dents et il racontait des mensonges à celui qui venait se faire arracher des dents *(Skrigneg)*

- **Karrig a dro a denn bro / Karrig a red na bad ket** : Petite charrette qui tourne tire un pays / Petite charrette qui court ne tient pas (c-à-d. On ne peut pas aller plus vite que la musique) *(Plouïe)*
- **Mond da denniñ dent** : Aller se faire arracher des dents ; **Lod ha' teue da denniñ dent ga ma zad-kozh blam dê da gaoud ur bann'h-lambig** : Certains allaient se faire arracher des dents par mon grand-père pour avoir un coup de lambic *(Skrigneg)*
- **Plantañ un tenn da *ub.* ba-kreis e benn** : Planter une balle à *qqn.* en pleine tête ; **Ha hemañ tap e revolver ha lao (a)nèoñ, plant(et) un tenn dèoñ ba-kreis e benn** : Et il prit son revolver et le tua, une balle plantée en pleine tête *(Landelo)*
- **Tennañ an traou lous deus *udb.*** : Enlever la crasse de *qqchose* ; **Nann, distronkañ (a)nê vise war ar min, war-lerc'h pé vïegn trampet ha tenn(et) an traou lous deusoute un tamm vïegn lak(et) ba'r lessiveus da virviñ** : Non, on les essangeait sur la pierre, ensuite lorsqu'ils étaient mis à tremper, on enlevait un peu la crasse, on les faisait bouillir dans la lessiveuse *(Kareis)*
- **Tenn ar bilhed** : Tirer un numéro (tirage au sort) *(Poullaouen)*
- **Tennañ ba *ub.*** : Tirer sur *qqn.* ; **Goud(e) war-dro toud teuient da furchal an tïer ha ma na lareh ket dê dennent ba'(ha)noc'h !** : Après ils venaient tous aux alentours fouiller les maisons et si vous ne leur disiez pas ils vous tiraient dessus ! *(Plonee)*
- **Tenn deus *udb.* ar pezh so da bêo *u(d)b.*** : Retirer de *qqchose* de quoi payer *(qqchose/qqn.)* ; **Ya ha goude-se lod na fermet re gér ha oagn ket 'vid tenn da o ferm 'nê-gn ar pezh oa dé bêo dé gouel-Mikêl** : Oui et ensuite certains avaient loué trop cher et ne pouvait pas retirer de leur loyer de quoi payer la saint-Michel *(Sant-Wazheg)*
- **Tenn i deod** : Tirer la langue ; **Hag un devezh na gwel(et) un touñseg à tenn i deod hir hag a tap ar geliedenn !** : Et un jour elle vit un crapaud tirant sa langue et attrapant la mouche ! *(Skrigneg)*
- **Tennañ-mouded** : Extraire la tourbe ; **Ha da bevarzeg la da-houde, pé oa deuet-heñw d'ar gêr deuh ar bresel, oan aet da labourad ha da dennañ mouded ba'n dourbierenn zo kaoud ba'h ar yun ahe, tre war-lerc'h Forhan** : Et ensuite à quatorze ans, lorsqu'il revint de la guerre à la maison, je partis extraire la tourbe dans la tourbière qui se trouve vers dans le marais, juste après Forhan *(Brennilis)*
- **Tennañ-(patates / pato)** : Arrachage de pommes de terres ; **Un devezh tennañ-patates** : Une journée d'arrachage de pommes de terres *(Plouïe)* ; **Me oa tapet-fall ene... Dam ! Me oa yowank c'hoazh, matress(e) c'hwezeg pe seiteg la oan, kar walc'h dé denn pato !** : Là j'étais mal barré... Dam ! J'étais encore jeune, j'avais peut-être seize ou dix-sept ans, car capable d'arracher les patates ! *(Ponvel)*
- **Tennañ planiou** : Tirer des plans sur la comète *(Berrien)*
- **Tennañ plous berr** : Tirer à la courte paille ; **Oa ket red tennañ plous berr neu'n !** : Il ne fallait pas tirer à la courte paille alors ! *(Poullaouen)*
- **Tenn(añ) poeñchou digad *ub.*** ; Enlever des points à *qqn.* (école) ; **Sañset an hini nije ur gomz brezhoneg ba'h e leusson eh beñ vije tennet poeñchou digantoñ** : Celui qui avait un mot de breton dans sa leçon eh ben on était censé lui enlever des points *(Berrien)*
- **Tennañ ur bordead** : Faire une grande soûlerie, beuverie *(Plouïe)*
- **Tenn *udb.* deus** : (Enlever / Tirer) *qqchose* de (fig.) ; **Ha red essañ tenno bewañs deus an douar 'vel a oa !** : Il fallait essayer de tirer subsistance de la terre comme elle était *(Sant-Nigouden)* ; **Toud vije essêet tenn un dra benneket dïonte, oa ket kont kin 'vel oa gwech-all** : On essayait de tirer quelque chose de tout, ce n'était plus comme autrefois *(Sant-Nigouden)* ; **Dé zivouenn(añ), pet(r)a larin doc'h : Dé denn an dra-h(e) dê da o fenn, dé denn an tech maes ! Un tech é 'benn-neuhe...** : Pour ôter, que vous dirai-je : Pour leur enlever ça de la tête, pour enlever le penchant ! C'est pour-lors un penchant... *(Laz)*
- **Tenno *udb.* diga *ub.*** : Subtiliser *qqchose* à *qqn.* ; **Matresse vo moien dit da denno ur banerad-sivi diga'n otrou-se !** : Peut-être pourras-tu subtiliser un panier de fraises à ce monsieur ! *(Ar Fouilhez)*
- **Tenn *udb.* kuit** : Virer *qqchose* (enlever) ; **Ba'r park oa un tumuluss ha ma zad-kozh neu'n na bet disac'het (a)naoñ, tenn(et) (a)naoñ kuit** : Il y avait un tumulus dans le champ et alors mon grand-père l'avait démoli, il l'avait viré *(Plouïe)* ; **Ya, petram oa ur piler-koat ahe da skoiñ ga'n hach da droc'hiñ lann, tenn 'n treujou kuit** : Oui, autrement il y avait là un pilon en bois pour frapper à la hache et couper l'ajonc, enlever les troncs *(Plouïe)* ; **« Laezh passeet » vije gwraet deuh ar laezh ekremet gwich-all, pa vije tenn(et) ar c'hoaien kuit** : On appelait autrefois le lait écrémé « du lait passé », lorsqu'on enlevait la crème *(Skrigneg)*
- **Tennañ (*udb.* / *ub.*) maes** : Sortir (*qqchose*/*qqn.*) de / Extraire (*qqchose*/*qqn.*) de ; **Ah ga(st) ! Ma tenn(et) 'nèi maes penver-se oa bet beuñet barzh** : Ah putain ! Je l'avais sortie sans quoi elle s'y noyait *(Brennilis)* ; **Ha na tennet 'naoñ maes ar limon, laket 'naoñ ba i grow** : Et elle le sortit du limon et le mit dans son étable *(Skrigneg)* ; **(A-)benn oa tennet ar gwign maes, houzh oa flêrius !** : Avant même qu'il ait sorti la brioche, elle puait ! *(Plonee)* ; **Tennet ho marc'h maes** : Sortez vos chevaux *(Plonee)* ; **Ha sete ar gwin neuhe vise tennet maes deus ar baked neuhe ha vise laket ba'r varrikenn** : Le vin était donc extrait du baquet et on le mettait dans une barrique *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Hag ar mevel kul e varc'h, tenn (a)nèoñ maes** : Et le valet recule son cheval, le sort *(Plonee)* ; **Ha sete vise laret din pegemed vise neuhe tenn (a)nèoñ maes deus ar prijon**

**neuhe** : Et donc on me disait combien c'était alors pour le sortir de la prison *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Sete go(u)de-se neuhe an dra-he vise aes da denn-maes, pugur an dra-he vise da denn toud maes dre an dow benn** : Donc alors ensuite c'était facile à extraire, puisque ça s'extrayait par les deux bouts *(Speied)* ; **Gast, med a-wechou vis(e) tennet-hañw maes dac'h an tan, laket ahe gis-se petramed vise bet devet** : Putain, mais parfois on l'enlevait du feu, mis là comme ça ou-bien il aurait été brûlé *(Kleden)* ; **Yeo !!! Oblij (a-)walc'h doc'h ! Oblij on da denn (a)nèi maes !** : Si !!! Vous êtes bien obligé ! Je suis obligé de l'extraire *(Landelo)* ; **Ar laezh tàe ba'r bak ha oas ket kap da denn 'naoñ maes, ba-blassou vise gwraet, med pass kalz** : Le lait venait dans le bac et tu ne pouvais pas l'extraire, on faisait par endroit, mais pas beaucoup *(Karnod)* ; **Ya ha oa-ñw ket aet pell lar é aet an oto ba'r foss ! Hag a nagn renket dond da gerc'h(ed) an dokteur Louis d(a) denn 'nèi maes ga i drakteur !** : Oui et il ne fut pas allé loin que l'auto alla dans le fossé ! Et ils ont dû venir chercher le docteur Louis pour l'extraire avec son tracteur ! *(Plonee)*

- **Tenn *ub.* a-zigan** : Enlever *qqn.* à ; **Ya ! Med 'kondissïon n'o ket tennet (a-)ziganin pé 'o aet bras** : Oui ! Mais à condition qu'elle ne me soit pas enlevée lorsqu'elle aura grandi *(Plourac'h)*

**TENNER** ['tɛnər] : [***ténnèr*** 1732] n.m. (pl. **-ien** [tɛ'nɛrjən]) ; Tireur

- **Tenner ku** : Tireur embusqué ; **Mond a remp papred war-raog, pass re vuan, trankil papred, owen da ve surprenet gad un tenner bennaket, ku barzh un tu bennaket** : Nous continuions d'avancer, pas trop rapidement, toujours tranquillement, de peur de se faire surprendre par un tireur embusqué *(Plouïe)*
- **Tenner-planiou** : Celui qui tire des plans sur la comète *(Berrien)*

**TENNER-DENT** ['tɛnər,dɛn-t] : [***tenneur dent*** 1872] n.m. (pl. **tennerien-dent** [tɛ'nɛrjən,dɛn-t]) ; Arracheur de dents

✗ *cf.* : ***dant, hiskougnañ, teurkes***

**Ya ha gowiad oa 'velt un tenner-dent ! Pudur tenner-dent a oa** : Oui et il était menteur comme un arracheur de dents ! Puisqu'il était arracheur de dents *(Skrigneg)* ; **Tenner-dent a oa hag hezh a gonte geier d'an hi(ni) a 'h ee da denniñ dent gantoñ** : Il était arracheur de dents et il racontait des mensonges à celui qui venait se faire arracher des dents *(Skrigneg)*

**TENNÉRES** [tɛ'ne:rəz-s] : [***tennerez*** 1931] n.f. (pl. **-ed** [tɛne're:zəd-t]) ; Arracheuse (machine)

- **Tennéres-(pato/patates)** : Arracheuse de pommes de terres ; **Ha ba ti ma zud-kàer oa bateuj, oa dennéres-pato, oa etalon, sell toud oa !** : Et chez mes beaux-parents il y avait la batteuse, l'arracheuse de pommes de terres, il y avait un étalon, voilà y avait tout ! *(Poullaouen)* ; **P(a) oa deuet ar pato goude, oa deuet an tennerésed-pato, tud 'tenn pato ga treñch, ar re-s(e) ree a-peu-prè** : Lorsque les patates arrivèrent ensuite, arrivèrent les arracheuses de patates, des gens arrachant les patates à la houe, ils faisaient à-peu-près *(Ponvel)* ; **Med war-lerc'h neu'n oa bet deut tennerésed, med 'benn oan komañset d'o(be)r me aval-douar *sélection* oa ket tennerésed dre-amañ c'hoazh** : Mais alors ensuite les arracheuses étaient arrivées, mais quand j'ai commencé à faire mes pommes de terres de sélection il n'y avait pas encore d'arracheuses par ici *(Sant-Wazheg)*

**TEÑSAÑ** ['tɛ̃.sə] : [***tencen*** 1499] vb. ; Taquiner

✗ *syn.* : ***pistigañ*** ; & *cf.* : ***harlinkad, lardigennerezh***

**Teñset é bet, brochet un tamm** : Il a été taquiné, un peu piqué *(Laz)*

**TEÑVAL / TEÑWAL** ['tẽ:vəl] ['tɛ̃wəl] : [vx. br. ***temoel*** ; ***theffhal*** 1499] ad. & subst. : Sombre / Obscure (-ité)

**Téñval é** : Il fait sombre ; **Noñs téñval oa 'benn oa-ñw deut d'ar gêr** : Il faisait nuit sombre avant qu'il ne vienne à la maison *(Plouïe)* ; **Ha vijes ba'n teñval dija walc'h a-benn errued ba'r gêr** : Et tu te trouvais pour ainsi dire dans l'obscurité, avant d'arriver chez toi *(Plouïe)* ; **Ba mis-kerzu, a houzes a-walc'h, vé teñval an amzer** : Tu sais bien le temps est sombre en décembre *(An Uhelgoat)* ; **Yén oa, teñval an amzer ba'r foar ba Uhelgoat !** : Il faisait froid, le temps était sombre à la foire d'Uhelgoat ! *(An Uhelgoat)* ; **Teñval é** : Il fait sombre *(Pleiben)* ; **Deut oa neuhe an nos teñval** : La nuit sombre était alors venu *(Lopereg)* ; **« Rouss » a oa téñvelloc'h 'vid « ru »** : « Châtain » était plus foncé que « roux » *(Skrigneg)*

**TEÑVALIJENN** [tẽva'li:ʒən] : [***teffoalligenn*** 1499] n.f. ; Obscurité

**Chomet oa ba'n deñvalijenn** : Il était resté dans l'obscurité *(Plouïe)*

**TEOD / TEOT / TIOD** ['tɛwəd-t] [tɛ̀wt] [tjo:d-t] : [vx. br. ***tauot*** ; ***teaut*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['tɛwdu] ['tɛ̀wtu] [tjodow]) ; Langue (organe)

**Un tiod (b)lerumet** : Une langue aiguisée *(Kergrist)* ; **N'é ket an teod é ?** : Ce n'est pas la langue ? *(Lannedern)* ; **An dra-he sterde war o zeod !** : Ça exerçait une pression sur leur langue ! *(Skrigneg)* ; **Ha da gontañ traou, ya, kar un teod mad neus** : Et pour raconter des histoires, oui, car il a une bonne langue *(Plourac'h)* ; **Lod da droc'had o zeod** : Certains de se couper la langue *(Skrigneg)* ; **Red é demp 'ha treiñ hom zeod ba hom ginou meur a wich 'benn lar forz-petra !** : Ma foi, il nous faut tourner notre langue maintes fois dans notre bouche avant de dire n'importe quoi ! *(Skrigneg)* ; **Me(d) i deod oa mad, me(d) oh ! Heñ oa un dèn kaos-just memes-tra hañ !** : Mais il avait une bonne langue, mais oh ! C'était quand-même une personne à la parole juste hein ! *(Skrigneg)* ; **Ar stankéres-gwad, ur blantenn gwer é, hir vé 'vel form d'un teod ahe gis-se !** : Le plantain lancéolé, c'est une plante verte, elle est longue comme la forme d'une langue là ! *(Skrigneg)* ; **Lip(et) o ginou ma haotr ! Dond a ree an teod maes da lipañ o musello(u) ken mad 'vel oagnk !** : Ils s'en léchaient les babines mon garçon ! Leur langue sortait pour lécher leurs lèvres tellement elles étaient bonnes ! *(Plourac'h)*

- **Ne vank ket e deod daoñ** : Il n'a pas la langue dans sa poche (m-à-m. Il ne manque pas sa langue à lui) ; **Oh ! Vrañsou Vur a vanke k(et) i deod** ['vɑ̃ŋkeki'dɛ̀wt] **daoñ 'è ! – Oh fi nann !** : Oh ! François Fur n'avait pas non-plus la langue dans sa poche ! – Oh non ma foi ! *(Skrigneg)*
- **Ober ur gwï war e deod** : Lui tordre la langue (pour qu'il se taise) ; **Eh ! Me lar dit ! Me ma gwraet mod-mañ daoñ, lar(e)d daoñ reiñ peuc'h ! O(be)r ur gwï war i deod !** : Eh ! Je peux te dire ! Je lui avais fait comme-ci, je lui avais dit de se taire ! Lui tordre la langue ! *(Skrigneg)*
- **Tenn i deod** : Tirer la langue ; **Hag un devezh na gwel(et) un touñseg à tenn i deod hir hag a tap ar geliedenn !** : Et un jour elle vit un crapaud tirant sa langue et attrapant la mouche ! *(Skrigneg)*
- **Teot-fall** : Mauvaise langue ; **Hezh zo un teot-fall** : C'est une mauvaise langue *(Lannedern)* ; **Teotou-vall** : Des mauvaises langues *(Lannedern)*
- **Teod hir / Ha dorn berr** : Longue langue / Et main courte (c-à-d. Il parle beaucoup, mais il donne peu) *(Plouïe)*

**TEODED** ['tɛ(w)ɔːdəd-t] : [***teodet*** 1867] ad. ; Parlant (-e)

- **Teoded-mad** : Éloquent (-e) ; **Oh eo-eo ! 'Velt ar re-all 'è, me(d) oy ! Teoded-mad 'ha !** : Oh si-si ! Comme les autres aussi, mais oh ! Ma foi il était éloquent ! *(Skrigneg)* ; **Teoded-mad oa, dond a ree an dud da jilou 'naoñ kontañ kaojou !** : Il était éloquent, les gens venaient l'écouter raconter des histoires ! *(Skrigneg)*

**TERLEPAL** [tɛr'lɛpəl] : [***terlepañ*** 1992] vb. ; Traînasser

**Chom da derlepal dre-ahe** : Rester par là à traînasser *(Poullaouen)*

**TERLEPER** [tɛr'lɛpər] : [***terleper*** 1992] n.m. (pl. **-ien** [tɛrlɛ'pɛrjən]) ; Traînard

**Terleperien zo partoud** : Il y a des traînards partout *(Poullaouen)*

**TERMAL** ['tɛrməl] : [***termal*** 1732] vb. ; Ahaner

**Term a ra (e)n-ur labourad** : Il ahane en travaillant *(Plouïe)*

**TERMER** ['tɛrmər] : [***termer*** 1821] n.m. (pl. **-ien** [tɛr'mɛrjən]) ; Ahanier

**Un termer** : Un ahanier *(Plouïe)*

**TERROUAR** : [tɛ'ruwər] [tɛ'ruːr] : [***terrouer*** 1499] n.m. ; Terroir

**Parrochou ar Menez-Are zo bet a-viskoazh un terrouar fall** : Les paroisses des Monts D'Arrée ont été de tous temps un mauvais terroir *(An Uhelgoat)* ; **Bremañ matresse zo miser a-blassou, med neuhe 'n terrou(a)r oa mïoc'h hañ !** : C'est peut-être la misère par endroits de nos jours, mais alors dans le coin c'était plus hein ! *(Berrien)*

**TERRUPL / TERRIPL** ['tɛrəb-p] [tɛrb-p] [tèrd-t] ['tɛrib-p] : [***terribl*** 1499] ad. ; Bien charpenté (-e) / Extrêmement / Plantureuse / Terrible

**Oh ya ! Terribl é, terribl !** : Oh oui ! C'est terrible, terrible ! *(Ponvel)* ; **Un dèn terrupl ha' blije mignoc'h d'ar merc'hed** : Un homme bien charpenté plaisait plus aux femmes *(Plouïe)* ; **An dra-he zo terrupl, pugur lak ket doc'h mond da evañ hañ** : C'est terrible puisque ça vous coupe l'envie d'aller boire (alcool) hein *(Kolloreg)* ; **Pass koant, pass terrupl** : Pas beau, pas bien charpenté *(Plouïe)* ; **Me zo difissil war ar c'hig terr(u)bl !** : Je suis extrêmement difficile sur la viande ! *(Plonee)* ; **Ur plac'h terr(u)pl so ur plac'h na moan na tew...** : Une femme plantureuse c'est une femme ni mince ni grosse... *(Plouïe)*

- **Ur plac'h terrupl** : Une femme plantureuse / Une très belle femme ; **Ur plac'h yowank terrupl oa** : C'était une jeune femme plantureuse *(Plouïe)*

**TERZHENN / TERJENN** ['tɛrzən] ['tɛrʒən] : [***terzyen*** 1499] n.f. ; Fièvre

- **Terzhenn vrass** : Fièvre de cheval ; **An derzhenn vrass zo war e horr(e), 'benn-neuhe vo fall** : Il a une fièvre de cheval, pour-lors ce sera mauvais *(Laz)* ; **Klañw-mew vé lar(et) 'benn (e)moc'h sañs(et) ga'n derzhenn vrass** : On dit « fiévreux » quand tu as, censément, une fièvre de cheval *(Laz)*

**TERZHENN-DOMM / TERJENN-DOMM** ['tɛrzən'dɔm] ['tɛrʒən'dɔm] : n.f. ; Fièvre Typhoïde

**Marw ga'n derjenn-domm** : Mort de la fièvre typhoïde *(Skrigneg)*

**TERZHENN-VELEN / TERJENN-VELEN** ['tɛrzən'veːlən] ['tɛrʒən'veːlən] : n.f. ; Fièvre jaune

**An derjenn-velen hag an derjenn-domm** : La fièvre jaune et la fièvre typhoïde *(Skrigneg)*

**TESKAL** ['tɛs(k)əl] : [***teska*** 1992] vb. ; Glaner

**Be oa lod ha' ouïe mond 'è dé des'al 'nê epess 'è** : Certains avaient aussi l'habitude de les glaner exprès *(Laz)*

**TEST** ['test] : [***test*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['testu]) ; Témoin

**Sete oamp ba'h ar gujun ; Jean zo ahe papred test ! Hag a oa 'chilou (a)ha(no)mp !** : Nous étions donc dans la cuisine ; Jean est toujours là comme témoin ! Il nous écoutait ! *(Skrigneg)* ; **Ha 'benn ar fin neu'n oa ka(v)et un test, heñ oa pe(va)r ha pe(va)r-ugent sete oa kemed ur bla koshoc'h evid a'h on bremañ neuhe** : Et pour finir

alors on trouva un témoin, il avait quatre-vingt-quatre donc il n'était que d'un an plus âgé que je le suis alors maintenant *(Ponvel)*

➢ **Test faoss** : Faux témoin ; **Hag an test faoss neu'n zo an heñi 'h ee da lared ar gow ma peus c'hoant** : Et alors un faux témoins c'est celui qui va mentir si tu veux *(Ponvel)* ; **An test faoss 'h ee d'an tribunal da lared traou pezh n'o ket gwir** : Le faux témoin allait au tribunal pour dire des choses qui ne seront pas vraies *(Ponvel)*

**TÊ-TÊ** [tɛ̃'tɛ̃:] : n.m. ; Toutou (langage enfantin)

✗ *cf.* : ***ki***

**An tê-tê oa ar c'hi !** : Le toutou, c'était le chien *(Skrigneg)* ; **Pe-lec'h (e)ma an tê-tê hag ar meu-meu ?!** : Où est le toutou et la meuh-meuh ?! *(Skrigneg)*

**TEUC'H** [tø(:)x-h] : [***teuc'h*** 1876] ad. ; Lourd / Indigeste

**Boued teuc'h** : De la nourriture indigeste *(Berrien)*

**TEUIÑ / TEUÑI / TEUÑVAÑ** ['tø:i] [tœ̃:j] ['tœ̃:və] : [***teuziff*** 1499] vb. ; Fondre

**Teuñet-toud !** : Tout (avait) fondu ! (l'argent) *(Ar C'hastell-Ne)* ; **An erc'h (a-)benn vé klouar 'deuñ** : La neige fond dès-lors que le temps est clément *(Plouïe)* ; **Fulennou-erc'h gouev ar mitin-mañ, med teuñiñ rant** : Il y a des flocons de neige qui tombent ce matin, mais ils fonderont *(Poullaouen)* ; **Ar baotred yowank-kozh oa gleet teuñvañ 'nê toud d'o(be)r lard du !** : (hum.) Les vieux célibataires, il fallait tous les fondre pour en faire du cambouis ! *(Laz)* ; **Oh lard ! Lard teuñet, lard-moc'h, lard teuñet vïe debet 'ta ! Da ver(e)nn-vihen vïe debet bar(a)-lard blam da gaoud an amann da werzhañ !** : Oh de la graisse ! De la graisse fondue, de la graisse de porc, on mangeait de la graisse fondue ! Au goûter on mangeait du pain au saindoux afin d'avoir du beurre à vendre ! *(Plonee)* ; **Me(d) ga ma fê, me halleè darc'hen boued ha mé gwas a jome toud e bê gantoñ, me(d) teuñ(iñ) a ree nê, oa ket gouest da zarc'hen dow wenneg 'nèoñ !** : Mais avec ma paye, je pouvais conserver de la nourriture et il restait toute la paye de mon mari, mais il la fondait, il était incapable de garder deux sous ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ha p(a) vïent leusket, ar reñ-he teue da fuloriñ, sell vije laket lard teuet neuhe war'nê da je(rr)iñ, sell 'benn 'r fin a yac'heent** : Et lorsqu'on les laissait, ça commençait à produire une inflammation, on mettait alors donc du saindoux dessus pour qu'elles se referment, donc au final elles guérissaient (les bêtes) *(Skrigneg)* ; **Ha vis(e) rouset un tamm (a)mann ha teuñiet un tamm amann, teuñiet mat memes heñ ! Ha lakeet charlotes barzh neuhe ha pé vïent e(rr)o rouset, melen ar charlotes, vïe chetet war an aval-(d)ouar ha dour war'nèi gou(d)-se d'o(be)r soubenn ! Pé vïe ket amzer d'o(be)r soubenn-legumaj** : On faisait roussir un peu de beurre et fondre un peu de beurre, bien fondre même hein ! On y incorporait alors des échalotes et lorsqu'elles étaient roussies, jaunes, on les jetait sur les pommes de terre et on rajoutait l'eau ensuite pour faire de la soupe ! Quand on n'avait pas le temps de faire de la soupe de légumes *(Kolloreg)*

**TEUK** [tøk] : [***tocq*** 1732] n.m. ; Raclée (coup brusque)

**Rôet meus e deuk daoñ / Bet neus e deuk ganin** : Je lui ai foutu sa raclée *(Rostrenn)*

**TEUK / TEUG** [tøk] [tø:g-k] : [***teuk*** 1927] ad. & subst. ; Incommodant / Incommodé (-e) / & Nigaud / Nullard / Qui n'avance pas / Qui ne fait rien

✗ *m. comp.* : ***pi-teuk***

**Kar teug é an nén beañ ga un' i-hun, me gav teug an dra-he** : Car on est incommodé en étant avec quelqu'un de seul, je trouve ça incommodant *(Skrigneg)*

**TEUKAÑ** ['tøkə] : [***teukañ*** 1927] vb. ; Être hésitant / Nigauder

**Med heñw oa un' teuket 'è** : Mais c'était aussi un hésitant *(Lokarn)*

**TEUKER** ['tøkər] : [***teuker*** 1927] n.m. (pl. **-ien** [tø'kɛrjən]) ; Empoté / Personne hésitante

**N'é ket (ne)med un teuker, n'eus dilu e-bed ba e labour** : Il n'avance pas, il n'a aucune organisation dans son travail *(Plouïe)* ; **Ha vij(e) i dad à lemm i valc'h daoñ ha hezh vije sterd daoñ ! Na vij(e) ket 'vi(d) heuilh ar re-all, pudur oa un teuker !** : Et y avait son père qui lui aiguisait sa faux, c'était dur pour lui ! Il ne pouvait pas suivre les autre, puisque c'était un empoté ! *(Skrigneg)* ; **Ya, me(d) vorz pe-naos : Lod so paotred lemm 'è hag a oar ! Ha lod-all n'ouzont notenn (e-)be(d) ! Me(d) notenn (e-)be(d) !!! Zo teuk ! Un teuker a vé gwraet deus an dra-he !** : Oui, mais peu importe : Certains sont aussi des gars vifs et qui savent ! Et certains autres ne savaient rien du tout ! Mais rien du tout ! Sont empotés ! On appelle ça des empotés ! *(Skrigneg)*

**TEURC'H** ['tø:x-h] : coll. ; Serpolet / Laiteron / Pissenlit

**Roiñ teurc'h d'ar lapined** : Donner du pissenlit aux lapins *(Plouïe)* ; **Teurc'h vé a-wechou, an dra-he zepand deus ar parkeier** : Il y a parfois du pissenlit, ça dépend des champs *(Plouïe)* ; **Ha 'h eemp ga'r sac'h ha ur gontell ha vije troc'het teurc'h ba kost ar c'hleuñiou partoud 'vel zo 'taw hañ deus ar re-he ! An heñi né c'hoant da vagañ e lapined, an dra-he oa mad d'ar lapined !** : Nous allions munis d'un sac et d'un couteau et on coupait du serpolet partout à côté des talus, comme il y en a toujours ! Celui qui veut nourrir ses lapins, c'était bon pour les lapins ! *(Berrien)*

➢ **Mond d'an teurc'h** : Devenir tout maigre ; **Aet é-ñw d'an teurc'h** : Il est devenu tout maigre *(Plouïe)*

**TEUREUG / TEULEUG** ['tø:røg-k] ['tø:rg-k] ['tø:løg-k] : [vx. br. ***toroc***] n.m. (pl. **-ed** [tø're:gəd-t] [tø'lø:gəd-t]) ; Tique

**Deut un teureug war ar c'hi** : Le chien a attrapé une tique *(Plouïe)* ; **Un niñsel oa ganiñ, meus ka(v)et teuleug war ar park** : J'avais un drap, j'ai trouvé des tiques sur le champ *(Kallag)*

**TEURKES** ['tørkəz-s] : n.f. ; Tenaille (cf. **TURKES**)

**TEUS** [tø:z-s] : [vx. br. ***tuthe*** ; ***teuz*** 1633] n.m. (pl. **teuched** ['tøʃəd-t] **teuchou** ['tøʃu]) ; Revenant

**Oh ga(st) ! Ah ! Am(añ) zo digoueet un teus bennaket ! Deus da wel sè !** : Oh putain ! Ah ! Un revenant est arrivé ici ! Viens voir donc ! *(Brennilis)* ; **Me(d) pet(r)a oa an teus neuhe ? – Beñ un dra m(e)nnaket d'o(be)r owen** : Mais c'était quoi alors le « teus » ? – Ben quelque chose pour faire peur *(Skrigneg)* ; **Ba'n heñchou-treus la vije kimed lutined ! Hag an Ankou ! Hag an teuched ! Toud !** : Les chemins de traverse étaient peuplés de lutins ! Et l'Ankou ! Et les revenants ! Tous ! *(An Uhelgoat)* ; **Ya, gwir vije lod vije kontañ traou : An teuchou gwech-all ha tou'n dra-he ha an dra-he ree owen d'ar re-yowank !** : Oui, il est vrai que certains racontaient des trucs : Les revenants autrefois et tout ça, ça faisait peur aux jeunes ! *(Berrien)* ; **N'ees ket tost d'ar puñs ahe, pugur ahe zo un teus barzh !** : Ne t'approche pas du puits, puisqu'il y a là un revenant à l'intérieur *(Berrien)* ; **Da 'h ampech ar vugale d'ond tost d'ar puñs vije lar(e)t : N'es ket ahe ! Ahe zo un teus !** : Pour empêcher les enfants d'approcher du puits, on disait : Ne va pas là ! Là y a un revenant ! *(Skrigneg)*

**TEUSK** ['tøsk] : [***teusk*** 1992] ad. ; Chiche (-ment)

**Ene é teusk an traou...** : Là c'est chiche *(Skrigneg)* ; **Eh ! Teusk é an traou 'ha ! Ankoueet meus ofr dec'h da evañ !** : Eh ! C'est chiche ma foi ! J'ai oublié de vous offrir à boire ! *(Skrigneg)* ; **Pitoiabl é memes-tra gwel pa 'h a an nen da joñjal pe-naos oa teusk an traou** : Si ce n'est pas pitoyable de voir quand on pense comment c'était chiche *(Skrigneg)*

- **Bevañ teusk** : Vivre chichement

**TEUSTEUKAÑ** [tøs'tøkə] : [***teusteuka(t)*** 1939] vb. ; Bricoler

**Hezh ree an azvan da labour(a)d ha ree nitra, teusteukañ** : Il faisait semblant de travailler et ne faisait rien : Bricoler *(Laz)*

**TEW / TIW** [tew] [tiw] : [vx. br. ***teú***] ad. ; Épais (-se) / Gros (-se)

**Ken tiw an erc'h war an douar (e)vel eh é !** : La neige si épaisse sur le sol ! *(Skrigneg)* ; **Pass re dew** : Pas trop gros *(Plouïe)* ; **Kàer vis(e) go(v)eled (a)nèi, lod (a)nê chomè tew pet(r)a !** : Vous aviez beau la battre, certaines d'entre elles (faux) restaient épaisses quoi ! *(Karais)* ; **Me(d) ar wastellenn a oa tew mo(d)-se ahe gis-se** : Mais la grosse était épaisse comme ça *(Skrigneg)* ; **Oh ! Neuhe an toas 'n-hi(ni) oa ket héñvel ! An toas oa tew** : Oh ! C'était alors la pâte qui n'était pas pareille ! La pâte était épaisse *(Skrigneg)* ; **Hezh zo ur chupennad war'nèoñ, an dra-he vise laret fassil dram é tew-toud** : Il a de l'embonpoint, on disait ça probablement du fait qu'il est bien gros *(Skrigneg)* ; **Pé vé troc'het ar bara tew vé laret é-hi mad d'ond da lesvamm** : Quand on coupe le pain trop gros on dit qu'elle est bonne pour devenir marâtre *(Kleden)* ; **Ur gordenn tew** : Une grosse corde *(Berrien)* ; **Ya, ha goûd o(be)r ! Kar ma reeh ket mad, ho fa(l)c'h a droc'hè ket (a)nei 'è, petram ma oa re dew hi** : Oui, et savoir faire ! Car si vous ne faites pas bien, votre faux ne coupait pas non-plus, ou-bien elle était trop épaisse *(Karais)* ; **Ya ga jistr douss med me meus gwelet ober ur gwastell, mamm meus bet gwelet 'h o(be)r krampouzh tew c'hoazh** : Oui j'ai vu faire des galettes avec du cidre doux, j'ai vu maman faisant encore de grosses crêpes *(Motre)* ; **Hem(añ), papred, vise gwraet ar maout (a)naoñ, ur pezh koat bras tew vise-heñw** : Lui, tout du moins, on l'appelait le mouton, c'était une grande et grosse pièce de bois *(Kareis)* ; **'Hond da ve sa(v)et ar c'hoèien tew war ar gorre ha vise tapet (iv)e ar c'hoèien neu'n ga'r gloger, ga'r l(o)a-bod ma peus c'hoant ha vise laket ba ar pod (a-)raog oa deut an ekremeus** : La crème épaisse remontait à la surface et on prenait alors la crème à la louche, à la cuiller à pot si tu veux, et on mettait dans le pot avant que n'apparaisse l'écrémeuse *(Ponvel)* ; **Ha vise krampouzh tew deus an dra-he** : Et c'étaient des crêpes épaisses *(Motre)* ; **Un tamm vestenn berr ha tew é ar jemejetenn ! Berr-berr ha sterdet amañ hi-mañ ha kroaset ahe his-se ! Ha c'hoazh é ar mañchou deusoute zo leden !** : La « jemejetenn » est une petite veste courte et épaisse ! Très courte, serrée ici et croisée là ! Et encore que ses manches sont larges ! *(Skrigneg)* ; **Ha vïe fritet vïou neuhe, mer(e)nn vihen, un doussen vïou (a)ssames ! An dra-he vise tew ar mod-se paotr-powr !** : Et on faisait alors une omelette, un petit en-cas, une douzaine d'œufs ! C'était épais comme ça mon pauvre ! *(Kolloreg)* ; **Ur plac'h terr(u)pl so ur plac'h na moan na tew...** : Une femme plantureuse c'est une femme ni mince ni grosse... *(Plouïe)* ; **An dra-he oa tew a-walc'h hag pep-hi(n)i a lake amann warnoñ neuhe hag a zebe ar wastellenn mod-se** : C'était assez épais et alors chacun mettait du beurre dessus et mangeait ainsi la galette *(Skrigneg)* ; **Ur varr(e)nn, me(d) un' dew ha hou(zh) oa (e)tre dow damm, deus ar manèj tàè-hi amañ ha deus am(añ) 'h ee-hi d'ar c'houfr b(l)am dé gaoud ur plass d'ar c'heseg** : Une barre, mais une grosse et elle étaient entre deux bouts, elle venait ici du manège et d'ici elle allait au coffre à battre afin d'avoir une place pour les chevaux *(Karais)* ; **Dé zigent(añ) vise gwraet un tamm direst, an taol, an tu tew goueè, vis(e) digass(et) war i gis ha blam d'ar c'houch dé vi a-peu-prè pass re dew, un tamm kouch fin ma peus c'hoant, blam daoñ da sec'hañ** : Au début on faisait un peu de fanage, le coup, le côté épais tombait, était ramené en arrière pour que la couche soit à-peu-près pas trop épaisse, une petite couche fine si tu veux, pour qu'il sèche *(Kleden)* ; **Beñ ya, med hem(añ) oa tewoc'h, gouïe(d) walc'h ret, ma skoèh ha digass 'nèoñ war-raog, eh beñ ma jomè un tamm war-lerc'h, hezh vis(e) tewoc'h ha kàer pis(e) lemm(añ), eh beñ ho falc'h droc'hè ket heñ !** : Ben oui, mais il était plus épais, vous savez bien, si vous frappiez et de l'amener vers l'avant, eh ben s'il restait un peu après, il était plus épais et vous aviez beau aiguiser, eh ben votre faux ne coupait pas hein *(Kleden)*

- **An hi(ni) tew** : La partie grasse (du lait au barattage) ; **Pa rees ga'r l(o)a-bod war 'r bodes a teu an hi(ni) tew toud ganes, sell goude chome ket kalz tra, se oa laezh digoènet 'è** : Lorsque tu utilises la louche sur la

bassine, tu obtiens tout la partie grasse, donc ensuite il ne restait pas grand-chose, ça c'était aussi du lait écrémé *(Skrigneg)*

- **Mond tew** : S'épaissir / Grossir ; **Pudur ar c'hoaien, 'n-ur yinañ, a'h ee tew ha teue toud war-gourr(e) ar laezh** : Puisque la crème, en refroidissant, s'épaississait et remontait à la surface du lait *(Skrigneg)*
- **Re-dew** : Des gros (-ses) ; **Ya, kar wichou vé gwel(et) re-dew 'ha ! Paotr-kaezh ! Ken a teu ar c'hig, an eil machin war-horr(e) egile** : Oui, car parfois on voit des grosses ma foi ! Mon pauvre ! Si bien que la chair, l'un par-dessus l'autre (bourrelets) *(Skrigneg)*
- **Tew (e)vel ur varrikenn** : Gros comme une barrique *(Skrigneg)*
- (**Tewoc'h** ['tewɔh] **/ Tevoc'h** ['teːvɔh] **/ Tevac'h** ['teːvah]) **(e)vid** : Plus gros que ; **Tevac'h (e)vintoñ** : Plus gros que lui *(Berrien)* ; **Ah ya kalz ! Pugur ar-he oa tew, kalz tewoc'h !** : Ah oui beaucoup ! Puisqu'elles étaient grosses, beaucoup plus grosses ! *(Skrigneg)*
- **Tevoc'hig** [te'vɔhig-k] : Un peu plus gros

**TEWANTER** [te'wɑ̃ntər] : [***teventez*** 1977] n.f. ; Grosseur

**Me(d) ah(e) oa tew a-peu-prè ar mo(d)-s(e) sè ! An dewanter oa a-peu-prè ar mo(d)-s(e)** : Mais tiens là c'était gros a-peu-près comme ça ! La grosseur était à-peu-près comme ça *(Kleden)*

**TEWARD / TEWOD** ['tewod-t] : [***tevard*** 1732 ; ***tiuartt*** 1744] ad. ; Corpulent (-e) / Massif (-ve)

**'Vid skour ar c'harr ha ar gwe oagn ket re dewod 'è** : Pour verser le chariot et les arbres n'étaient pas trop massifs non-plus *(Speied)*

**TEWDES** ['tewdəz-s] : [***tewdez*** 1992] n.f. ; Épaisseur

**Ar men-se ree matrehe pemzeg santimetr peu-prè tewdes, an dra-he v(o)a gwraet ga'r mañsoner** : Cette pierre-là faisait peut-être quinze centimètres à peu près d'épaisseur, c'était fait par un maçon *(Pleiben)*

**TEZH** [teːz] : [***tez*** 1716] n.m. (pl. **tejou** ['teːʒu]) ; Pis

**TEZHAÑ / TEJO** ['teːʒo] : [***tezhañ*** 1992] vb. ; Faire du pis

**Komañset ê an annoar da dejo** : La génisse commence à faire du pis *(Kergrist)*

**TEZHED / TECHED** ['teʃəd-t] : [***téjek*** 1896] ad. ; Qui a de gros pis

**Techet é ar veuc'h** : La vache a de gros pis *(Plouïe)*

**TI** [tiː] : [vx. br. ***ti*** 1050] n.m. (pl. **tïer** ['tijər] ['tiːᵋr] **-ri** [tiːri]) ; Maison / Centre / Demeure / Office / Institut (cf. **BOD-TÏER** ; **E-TI**)

**Digentañ an tïer ! Uvel kea !** : D'abord les maisons ! Hautes, n'est-ce pas ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **An dra-se zo un ti spessial evid ar re zo Parkinson** : C'est un institut spécialisé pour les malades de Parkinson *(Plouïe)* ; **Deus en ti dizhtu** : Viens de suite dans la maison *(Skrigneg)* ; **Un ti penvidig** : Une riche demeure *(Plouïe)* ; **Lakad urzh e-ba'h an ti** : Mettre de l'ordre dans la maison *(Ar Fouillez)* ; **An ti neus ket gwerzhet** : Il n'a pas vendu la maison *(Berrien)* ; **Me lar dit 'h ee ar jeu ba'n ti-mañ !** : Je peux te dire qu'il y avait de l'ambiance dans cette maison *(An Uhelgoat)* ; **Un ti faota amzer memes-tra 'benn o(be)r 'naoñ !** : Il faut quand-même du temps pour faire une maison ! *(Lokarn)* ; **Ahe zo un ti kozh ha zo voien da lak beked pemp warn-ugent barzh** : Il y a une vieille maison là où l'on peut mettre jusqu'à vingt-cinq (personnes) *(Plouïe)* ; **Un tastum tïer kozh** : Un ramassis de vieilles maisons *(Plouïe)* ; **An ti koshou ba-dreñw ahe his-se** : La plus vieille maison derrière là-même *(Plouïe)* ; **Strinket o-zri maes an ti** : Tous les trois éjectés hors de la maison *(Ar Fouillez)* ; **Leun-kouch an ti a wrage** : La maison bondée d'épouses *(Ar Fouillez)* ; **'Benn-neuhe i vugale zo sa(ve)t ba'h an ti kozh so koueet ahe** : Ses enfants sont pour-lors élevés dans la vieille maison qui s'est écroulée là *(Skrigneg)* ; **An ti-mañ zo sa(ve)t ga ma zad-ïou, mil naw-c'hant tri é sa(ve)t an ti-mañ !** : Cette maison est faite par mon arrière-grand-père, cette maison est construite en mille neuf cent trois ! *(Skrigneg)* ; **Mamm-gozh voa ur park ha' voa moien d'o(be)r tïer, tïer zo bet ba'neoñ partoud gis-se !** : Grand-mère avait un champ dans lequel on pouvait faire des maisons, il y eut ainsi des maisons partout à l'intérieur *(Speied)* ; **Kalz reier zo bet drailhet d'ober tïer, ilisou ha-toud** : Beaucoup de rochers ont été détruits pour faire des maisons, des églises y compris *(An Uhelgoat)* ; **Ba pe-sort ti ?** : Dans quelle maison ? *(Lannedern)* ; **Hag an hini gozh ba lost an ti** : Et la vieille dans le bout de la maison *(An Uhelgoat)* ; **Hete n'on ket trôet ba'h an ti** : Je ne suis donc pas passé faire un tour dans la maison *(Berrien)* ; **Pé oa den e-bed ba'n ti-mañ, pugur nin oa o chom ba'n ti-all** : Lorsqu'il n'y avait personne dans cette maison, puisque nous habitions dans l'autre maison *(Plouïe)* ; **Amañ 'h i d'ober da di neve ?** : Tu feras ta nouvelle maison ici ? *(Berrien)* ; **Ar reñ-he dap tïer da blijed dê 'è, lem a vijent ressevet a-peu-prè** : Ils prennent des maisons qui leur plaise aussi, là où ils étaient à-peu-près bien reçus *(Skrigneg)* ; **Hag a oa krog an otro-person ba ur penn deuh ar baner ha lak anèoñ ba lost an ti** : Et le recteur crochait dans un bout du panier, et ils le mirent dans le bout de la maison *(An Uhelgoat)* ; **E(rr)o eint ba'n ti** : Ils sont arrivés dans la maison *(Plouïe)* ; **Ha lousañ ra an ti** : Et ça salit la maison *(Plouïe)* ; **Damdost d'e di** : Tout près de sa maison *(Poullaouen)* ; **Kar d'ar mare-se oa ur bern tïer** [tiːᵋr] : Car à cette époque il y avait énormément de maisons *(Pluskelleg)* ; **Tiri neve** ['tiːri 'neːvə] **surtoud war Gallag ahe** : Surtout des maisons neuves ici sur Callac *(Kalaner)* ; **Gwech-ell 'h êmp barzh keme(n)t ti zo toud** : Autrefois nous allions dans autant de maisons qu'il y avait *(Kalaner)* ; **Nin oa ba ur ru hag nin oa hor zïer** ['zijər] **amañ** : Nous étions dans une rue et nos maisons étaient ici *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Un neubeud vïou, neu'n vise ket debet vïou ba'n tïer hañ** : Quelques œufs, alors on ne mangeait pas d'œufs dans les maisons hein *(Ponvel)* ; **Ha chouket an tan ba'n ti ha ba'r c'hrow** : Et elle a foutu le feu à la maison et à la crèche *(Kergrist)* ; **An dra-he zo da skub an ti** : C'est

pour balayer la maison *(Lannedern)* ; **An ti zo bet skubet** : La maison a été balayé *(Lannedern)* ; **Pe(va)r pe bemp pla goude ma gwraet un ti neve un tamm bihen pelloc'h neuhe** : Quatre ou cinq ans plus tard j'avais alors fait ma nouvelle maison un peu plus loin *(Skrigneg)* ; **'Klask dond ba an ti (e)mañ ? – Oh n'é ket, ba'h an ti (e)mañ deja !** : Il cherche à rentrer dans la maison ? – Oh non, il est déjà dans la maison ! *(Skrigneg)* ; **Med neuhe vije gwraet neuhe tïer neve kalz lec'h bremañ zo forz pegement a dïer ha vent toud da werzhañ kajimant** : Mais alors on faisait beaucoup de maisons neuves alors que maintenant il y a des maisons en grande quantité et elles sont pratiquement toutes à vendre *(Skrigneg)* ; **Bremañ zo un ti (e)vi(d) ar re-gozh** : Il y a maintenant une maison de retraite *(Sant-Wazheg)* ; **Chomet oa difeurm an ti** : La maison était restée non louée *(An Uhelgoat)* ; **Toud an tïer neve zo gwraet ahe, ar re-he zo gwraet diboe tr(i)-ugent la ha pemp ha hanter-kant, beked *70* ! An traou 'h ee en-dro, paotr-kaezh !** : Toutes les maisons neuves qui sont faites là, elles le sont depuis les années soixante et cinquante-cinq, jusqu'à 70 ! C'était en pleine activité, mon pauvre ! *(Skrigneg)* ; **Ur bern tïer meump gwraet ba-kichenn Mêl-Kareis ha ba Paol ha ba Plevin ha ba partoud dre-ahe heñ !** : Nous avons fait énormément de maisons à côté de Maël-Carhaix, de Paul, de Plévin et partout par-là hein ! *(Lokarn)* ; **Lojañ deg kroèdur ba un ti an hanter bihannoc'h 'vi(d) hon hini** : Loger dix enfants dans une maison la moitié plus petite que la nôtre *(Lannedern)* ; **Ba Kervran oa un ti bras, hezh so bet koueet 'n e boull 'nèoñ, me(d) ah(e) oa un apoteis** : À Kervran, il y avait une grande maison, elle s'est écroulée, mais il y avait une aile *(Laz)* ; **Me(d) 'h amp ba'n ti-t(e), n'é ket cherr(e)t an noñr warnoñ ha' zo ur pezh daol vras 'barzh !** : Mais allons dans cette maison, la porte n'est pas fermée et il y a une sacrée grande table à l'intérieur ! *(Plourac'h)* ; **Pugur ba'r penn-all an ti, ba an hanter deus an ti vise an ekremeus hag a vïe poè(het) aval'ouar d'o(be)r ar boued d'ar moc'h hag ar pitrabes ! Ha gwraet ar bar(a) ha vise un oaled 'vi(d) 'h ober krampouzh** : Puisque de l'autre bout de la maison, dans la moitié de la maison il y avait l'écrémeuse et on cuisait des patates pour faire la nourriture aux cochons et les betteraves ! On faisait le pain et il y avait un âtre pour faire des crêpes *(Lannedern)* ; **Ah ya ! Te heus un ti 'ha ! Marianna ! Ah ! Hezh so 'è ur c'hosh-ti ! – Ma ! Engal é ! Ur yêr meus papred ! Pé é ur c'hosh-ti pé heñw n'é ket !** : Ah oui ! T'as une maison ma foi ! Marianne ! Ah ! C'est aussi un sale taudis ! – Eh bien ! Ça m'est égal ! En tout cas j'ai un chez moi ! Que ce soit un sale taudis ou pas ! *(Skrigneg)*

- **Ba lost an ti** : Dans le fond de la maison ; **Ar reñ-s(e) vije leusket d'o(be)r un tamm ! Gwich-ell vïent laket ba lost an ti pet(r)aman dindan an daol !** : On les laissait se faire un peu ! Autrefois on les laissait dans le fond de la maison ou-bien sous la table ! *(Kallag)*
- **Ba tïer an dud-all** : Chez les autres gens ; **Pise ket droed d'ond ba tïer an dud-ell ar mo(d)-se ma viseh ket pet ba'n ilis !** : Vous n'aviez pas le droit d'aller chez les autres gens comme ça si vous n'étiez pas allées dans l'église ! *(Lokarn)*
- **Beg an ti** : L'entrée de la maison ; **Ha ba beg an ti, pé yeer ba'n ti oa mo(d)-se ur passaj, ar mo(d)-se oa, kar mod-all oa kim(ed) traou partoud ! Partoud...** : Et dans l'entrée de la maison, lorsqu'on allait dans la maison, il y avait comme ça un passage, il était comme ça, car sinon il n'y avait que des trucs partout (du bordel) ! Partout... *(Plonee)*
- **Cheñch penn d'an ti / Pil an ti :** Chercher *qqchose* et mettre la maison sens dessus dessous pour la trouver *(Plouïe)*
- **C'hoa(r)i ti bihen** : Jouer à la dînette ; **Ar saout vije lesket da 'n-om zimerd ha ni 'h ee da c'hoa(r)i ti bihen** : On laissait les vaches se démerder et nous nous allions jouer à la dînette *(Berrien)* ; **Pa vije torret ur vor(e)nn 'h eemp da dapañ toud an dra-he d'o(be)r an ti bihen ! Ha kement goues(t) kozh ha traou vije, ar reñ-he vije destumet toud, laket ba'n ti bihen !** : Lorsqu'on cassait un bol, nous allions tous les prendre pour faire la dînette ! Et autant de vielles boîtes et autres, on les ramassait toutes, on les mettait dans la petite maison ! *(Skrigneg)* ; **Toull-gwer, ya : Pa dorres ur volenn pe un assïed vije chetet toud ba un amplassamant dreñw an ti pe dreñw ur c'harr ha ni 'h ee da furikal an dra-he da dap brawigou da c'hoa(r)i ti bihen** : Dépotoir de verrerie, oui : Lorsque tu cassais un bol ou une assiette, on jetait tout dans un emplacement derrière la maison, ou derrière une charrette et nous nous allions fureter pour y choper des jouets pour jouer à la dînette *(Berrien)*
- **Da di *ub.*** : Chez *qqn.* (notion de mouvement, aller chez...) ; **Kerzh da gerc'h(ed) an trokar da di hezh !** : Va chercher le trocart chez celui-là ! *(Kareis)* ; **Vefeh ket bet kont(an)t d'ond da di ma merc'h ?** : N'auriez-vous pas été d'accord d'aller chez ma fille ? *(Karais)* ; **Ha oan aet da di ar verc'h ne(u)'n ha hoñzh oa ba Ponvel 'è** : Et j'étais donc allé chez la fille, elle était également à Plounévézel *(Karais)* ; **Oh ! Kig-soubenn a'ha ! Me(d) neuhe 'h eer da gerc'hed d'Uhelgoat d(a) di ar c'higer !** : Oh ! Du pot-au-feu ma foi ! Mais alors on allait à Huelgoat chercher chez le boucher ! *(Berrien)*
- **Dalc'hen an ti** : Tenir la maison ; **'N-im okup da surveiañ 'nê d'o(be)r o deuvoariou ha da werc'h(añ) an dilhad ha da zalc'h an ti !** : S'occuper de les surveiller pour faire leurs devoirs, de laver le linge et de tenir la maison ! *(Lannedern)*
- **Delc'hen e di prop** : Tenir sa maison propre ; **Deuh ar vamm, ma ouïe ket delc'hen he zi prop, vise laret oa ur gouilhourenn** : Si la mère ne savait pas tenir sa maison propre, on disait que c'était une souillon *(Berrien)*
- **Den an ti** : L'homme de la maison ; **Hezh é ar yontr, hezh é den an ti ma'keres, un dèn a vé respektet** : C'est le tonton, c'est l'homme de la maison si tu préfères, une personne respectée *(Plouïe)*
- **Hezh so un ti ! N'é ket kap dow gi da 'n-om gannañ barzh !** : C'est une maison ! Deux chiens ne peuvent s'y battre ! (c-à-d. une toute petite maison) *(Skrigneg)*
- **Kosh-ti** (pl. **kosh-tïer**) : Vieille baraque ; **Un devezh oa bal amañ barzh Pen ar Hars, d'ar mar(e)-se vije gwraet, houzoh walc'h, barzh tammou kosh-lochou ha kosh-tïer !** : Un jour il y avait un bal ici à Pen ar Hars, à cette époque on faisait ça, vous savez bien, dans des vieux taudis et de vieilles baraques ! *(Skrigneg)*
- **Labour(ad) ba'n eil ti d'egile** : Travailler à la demande (d'une maison à l'autre) ; **Pé vise labouret ba'n eil ti d'egile** : Quand on travaillait à la demande *(Plouïe)*
- **N'é ket red da lak ar boc'h war-lein an ti 'vid lak an dud da c'hoarzhin** : Il n'est pas nécessaire de mettre le bouc sur le faîte de la maison pour faire rire les gens *(Skrigneg)*

- **Penn an ti** : Le pignon de la maison ; **Un ti bihen oa ba'r penn ha deus an heñi bihen 'h eer d'an heñi bras** : Il y avait une petite maison dans le pignon et de la petite on allait à la grande *(Kolloreg)*
- **Tal an ti** : La façade de la maison ; **Dre-dal ti e vamm-gozh ranke-heñw passeal** : Il devait passer par la façade de la maison de sa grand-mère *(Sant-Hern)*
- **Ti-doub** : Maison mitoyenne ; **Ha lec'h mond ba ti-Kaou, oa ba'n dorn-klei, oa aet ba ti-Youenn ha' oa ba'n dorn-dïou, an dra-he zo un ti-doub** : Et au lieu d'aller chez Kaou, qui était sur la gauche, il alla chez Youenn qui était sur la droite, c'est une maison mitoyenne *(An Uhelgoat)* ; **Un ti-doub, diw or kost-ha-kost, un tamm rijenn-vein ba'r c'hreis 'hat** : Une maison mitoyenne, deux portes côte-à-côte, une petite strie de pierre au centre *(An Uhelgoat)*
- **Ti-skluj** [ti'skly:ʒ] : Maison d'éclusier ; **Goude vise sec'het ar voenn ha charret ga'r c'harr da zigass da 'n ti-skluj da vag(añ) diw veuc'h** : Ensuite on séchait le foin et charroyé jusqu'à la maison de l'éclusier pour nourrir deux vaches *(Kleden)*
- **Un ti chañsus** : Une maison (exploitation agricole) où les gens restent travailler ; **N'é ket un ti chañsus** : Dans cette maison les gens passent mais ne restent pas *(Plouïe)*
- **Un ti (e)vid ar vakeñchou** : Une maison de vacances ; **Cheñchet é mod an ti, bremañ é un ti (e)vid ar vakeñchou** : Le style de la maison est différent, c'est maintenant une maison de vacances *(Plouïe)*

**TI-FORN / TI-VORN** [ti'fɔrn] [ti'vɔrn] : n.m. (pl. **tïer-vorn** [tijər'vɔrn]) ; Fournil

**Ha lak ar meveien da ziwall (a)naoñ ga'r vusilh ba toull an ti-vorn** : Les valets sont placés pour le surveiller armés d'un fusil à l'entrée du fournil *(Plonee)*

**TI-GAR** [ti'gɑ.r] : [***ti-gar*** 1908] n.m. ; Gare

✗ *cf.* : ***gar***

**Ha goûd a rit ba p(e)-lec'h (e)ma Point de Vue ? – Ba'n ti-gar du-h(e) war an tu-klei du-he, ene oa-heñ !** : Vous savez où se trouve Point de Vue ? – À la gare là-bas sur la gauche là-bas, c'est là qu'il était ! *(Laz)*

**TI-KARR** [ti'kar] : n.m. ; Grange (cf. **KARRDI / KARRTI**)

- **Penn an ti-karr** : Le pignon de la maison ; **Charrad (a)nê barzh penn an ti-karr gad owen teuy an amzer gri** : Les charroyer jusqu'au pignon de la grange de peur que n'arrive le temps rude *(Mael-Karais)*

**TI-PLOUS** [ti'plu:z-s] : [***ti plous*** 1659] n.m. (pl. **tïer-plous** ['tijɛr'plu:z-s] : Chaumine / Chaumière

**Un ti-plous oa ahe** : Il y avait là une chaumine *(Lannedern)*

**TI-REPOS** [ti'repoz-s] : n.m. ; Maison de (retraite / repos)

**Med ba'h an ti-repos (e)ma amañ** : Mais il est ici à la maison de retraite *(Berrien)*

**TI-SKOL / TI-SKOUL** [ti'skɔ:l] [ti'sku:l] : n.m. (pl. **tïer-skol** [tijer'skɔ:l]) ; Établissement scolaire

**Labourad a ra ba'h un ti-skol** : Il travaille dans un établissement scolaire *(Plouïe)* ; **Damait me 'h a d'o(be)r krampouzh 'vid an ti-skoul** : Tout à l'heure je vais faire des crêpes pour l'école *(Plouïe)* ; **Ba'n ti-skoul ar seurésed vise daw mond d'an oferenn bemde deja !** : Dans l'école des sœurs il fallait déjà aller à la messe quotidiennement ! *(Sant-Wazheg)* ; **Fenoñs zo ur fest-noñs ba Uhelgoat 'vid an ti-skoul** : Il y a ce soir un fest-noz au Huelgoat pour l'école *(Plouïe)* ; **Me(d) ma oah ket brañch(et), oa ket goulou ! Ne gasse ket goulou (ne)med ba-tal an ti-skoul ba du-nt, just 'vi(d) ar vourc'h ha ur c'hilometr da 'r vourc'h, pelloc'h oa ket** : Mais si vous n'étiez pas branchés, il n'y avait pas de lumière ! Il n'amenait le courant qu'à côté de l'école là-bas, juste pour le bourg et un kilomètre du bourg, il n'y en avait pas plus loin *(Speied)*

**TI-SOUL / TI-SOWL** [ti'su:l] [ti'sowl] : n.m. ; Chaumière

**Oa un ti-sowl abominabl** : Une superbe chaumière *(Plouïe)*

**TÏAD** ['tijəd-t] : [***tiad*** 1723] n.m. ; Maisonnée

**Un tïad tud** : Une maisonnée de gens *(An Uhelgoat)*

**TÏEGEZH** [ti'ɛ:gəz-s] ['ti:ᵋrz-s] : [***tyeguez*** XVIᵉ] n.m. (pl. **tïegechou** [tie'geʃu]) ; Famille / Ménage (un) / Ferme

**Me zo o talc'hen un tïegezh** : Je tiens une ferme *(Lannedern)* ; **Be oa hinïennou ha' oa 'labour(a)d o zïegechou** : Il y en avait certains qui travaillaient leurs fermes *(Lannedern)* ; **Sete ba-lec'h oa un tïegezh bihen oa ket kalz koat** : Il n'y avait donc pas beaucoup de bois là où il y avait une petite ferme *(Brennilis)* ; **Gwelloc'h blij ar labour park daoñ evid ar labour an tïegezh** : Il préfère le travail des champs que le travail d'intérieur *(Plouïe)* ; **Émile neus ket emm deus an douar-te ha neus tïegezh e-bed kin** : Émile n'a pas besoin de ces terres-là et na plus aucune ferme *(Plouïe)* ; **Hag un devezh ar su(zhu)n vije da peb tïe(ge)zh** ['ti:ᵋrz-s] : Et c'était une journée par semaine pour chaque famille *(Skrigneg)* ; **Me zo ganet ba'n tïe(g)ezh ba-lec'h é gwraet *le centre d'insémination*** : Je suis née dans la ferme là où est fait le centre d'insémination *(Brennilis)* ; **A-wechou vije ur breur pe ur c'hoar pe ur yontr pe foutr petra oa 'zhpenn ba'n tïegezh !** : Parfois il y avait un frère ou une sœur ou un autre ou peu importe quoi en plus dans le ménage ! *(Plouïe)* ; **Amañ, mod-all pad ar bresel ahe, ba kalz tïegechou vije gwraet un tamm forn** : Ici, sinon pendant la guerre là, dans beaucoup de fermes on faisait un four *(Pleiben)* ; **Ar re-he nôa forz tïegechou, me(d) pass da lar(e)d tud penvidig ha oagn ket tud penvidig 'nê ! Oagn ket noblañsed ma-keret !** : Ils avaient moult fermes, mais pas pour dire des gens riches et d'ailleurs ils ne

l'étaient pas ! Ce n'étaient pas des nobles si tu préfères ! *(Lannedern)* ; **Hag ar mestr nôa lar(e)t dê lar nôa un tïegezh ba Lannedern ha' oa un ti bras hag mignoc'hig a zouar oa 'e, sete ar mo(d)-se 'n-hi(ni) oagn deut da Lannedern** : Le maître leur dît qu'il avait une ferme à Lannédern, c'était une grande maison et il y avait aussi légèrement plus de terres, c'est donc de cette manière qu'ils vinrent à Lannédern *(Lannedern)*

**TIJAN** ['tiːʒən] : [***tisan*** 1499] n.m. ; (de la) Tisane

**Po keme lared dê o(be)r tijan diwar ar yeotenn peus ka(v)et ah(e) his-se** : Tu n'auras qu'à leur dire de faire une tisane de l'herbe que tu as trouvée ici-même *(Berrien)*

**TIK** [tig-k] : [***tik*** 1904] n.m. ; Tic / & ad. (cheval qui fait trop de ruades) Vicieux

**Med beañ oa re-all ha' oa tik, gav ket dit ?** : Mais certains autres étaient vicieux (chevaux), tu ne trouves pas ? *(Skrigneg)* ; **Ar chô-mañ ra ruadennou re alïes, hemañ zo tik** : Ce cheval donne des ruades trop souvent, il est vicieux *(Skrigneg)* ; **Tik é ar veuc'h-mañ** : Cette vache est vicieuse *(Plouïe)* ; **Ah tik oa sur ! Oh ya, deuh ar re-he vise da ziwall deusoute hañ** : Ah il était vicieux pour sûr ! Oh oui, il fallait faire attention à ceux-là hein *(Plouïe)* ; **Hezh brene eubeulien, alïes vijent tik ha pé 'h ent deus tu-mañ vijent ket tik kin !** : Il achetait des poulains, ils étaient souvent vicieux et lorsqu'il partait de chez moi ils ne l'étaient plus ! *(Skrigneg)* ; **Daw oa d'o(be)r intañsïon, wechou ouïer ket, ar re-s(e) ouïe gwerzhañ kerseg wechou ha' vise tik !** : Il fallait faire attention, parfois on ne savait pas, ils pouvaient parfois vendre des chevaux qui étaient vicieux *(Kergloff)* ; **Ur jô tik zo ur lon-keseg ha' skôè** : Un cheval vicieux et une monture qui frappait *(Sant-Wazheg)* ; **Beñ ya ! Eh hezh so ur lon-keseg tik blam heñw skov !** : Ben oui ! Eh c'est une monture vicieuse parce qu'elle frappe ! *(Sant-Wazheg)* ; **Houzh oa tik ! Deus an noñs, me vise 'kousked ba'r gambr us dèi, skrijè-hi ! Ya, skrijè-hi b(l)am e umor vise vall !** : Elle était vicieuse (la jument) ! La nuit, je dormais à l'étage au-dessus d'elle, elle criait ! Oui, elle criait parce qu'elle était de mauvaise humeur ! *(Kareis)*

- **Ur chô tik welè un dèn ba e vrassente normal hag ur chô reizh welè un dèn seizh kwech brassoc'h 'vid a oa** : Un cheval vicieux voyait une personne à sa taille normale et un cheval docile voyait une personne sept fois plus grande qu'elle ne l'était *(Poullaouen)*

**TIKED** ['tikɛ(d-t)] : [***tiked*** 1970] n.m. (pl. **tikejou** [ti'kɛːʒu]) ; Ticket

**Hag amañ pad ar bresel me ree amañ hi-mañ ga an tikejou gwin** : Et ici pendant la guerre j'utilisais ici-même les tickets de vin *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ha pa ha ket tikejou kin ha sort e-bed hañ !** : Et lorsque tu n'avais plus de tickets tu n'avais rien du tout hein ! *(Skrigneg)* ; **Ah ! Pa ket tapet an tike ?!** : Ah ! Tu n'avais pas pris le ticket ?! *(Skrigneg)* ; **Daon ! War an tike mijemp gwelet !** : Dam ! Sur le ticket nous aurions vu ! *(Skrigneg)*

- **Tiked-loto** : Ticket de loto ; **Ha 'h eent o-zri d'ar restaorant amañ hi-mañ ! Ya hag ene vije validet an tikejou-loto** : Et ils allaient tous les trois au restaurant ici-même ! Oui et on y validait les tickets de loto *(Skrigneg)*

**TIKER** ['tikər] : [***tiker*** 1992] n.m. (pl. **-ou** [ti'keru]) ; Licol (de cuir) (cf. **KABES**)

**Ar c'habes, pe un tiker, an dra-he vïe laket dindan ar brid** : Le licol, ou un licol de cuir, ça se mettait sous la bride *(Skrigneg)*

**TINTIN** ['tintin] : [***tintin*** 1992] n.f. ; Tante (cf. **MOÈREB** ; **TANTIN**)

**Goud(e)-se oan kasset d'ar gouent pugur ma mamm ha ma zintin na c'hoant (iv)è** : Ensuite je fus envoyé au couvent puisque ma mère et ma tante voulait également *(Skrigneg)*

**TIOD** [tjoːd-t] : n.m. ; Langue (organe) (cf. **TEOD**)

**TIRANT** ['tiːrɑ̃n] : [***tirant*** 1499] n.m. ; Tyran / **TIRANTES** [ti'rɑ̃ntəz-s] : [***tyrantes*** 1854] n.f. ; Femme tyrannique

**Oh ! Set' amañ un dirantes 'ha ! Ah !** : Oh ! En voici une femme tyrannique ma foi ! Ah ! *(Skrigneg)*

**TIRBOUCHON** [tir'buʃən] : n.m. (pl. **tirbouchoniou** [tirbu'ʃɔ̃nju]) ; Tire-bouchon (cf. **DISTANKER-BOUTAILHOU**)

**Hag an tirbouchon barzh honn'zh** : Et je mis le tire-bouchon dedans (la bouteille) *(Skrigneg)*

**TIRETENN** [ti'rɛtən] : [***tireten*** 1857] n.f. (pl. **-ou** [tirɛ'tɛnu]) ; Tiroir

**Lak (a)naoñ ba'n diretenn** : Mets-le dans le tiroir *(Plouïe)*

**TIRIEN** ['tirjən] : [***tirien*** 1481] n.m. (pl. **-nou** [ti'rjɛnu]) ; Sécheron (partie sèche d'un pré)

✗ *m. comp.* : ***prad-tirien***

**Tirien, douar-prad sec'h ma peus c'hoant** : Sécheron, de la terre de pré sèche si tu veux *(Kleden)* ; **Mond (a) ra-hè da beuriñ war 'n tirien ah(e) gis-s(e)** : Elles vont paître là sur le sécheron *(Kleden)* ; **Ha wechou vis(e) un tamm boss ba'r prad, doc'h an dra-s(e) vise gwraet un tirien** : Il y avait parfois une petite butte dans le pré, on appelait ça un sécheron *(Kleden)* ; **Ya, be oa tiriennou heñ ! An tiriennou, bi oa lod (a)nê ha', 'benn vis(e) e(rr)o mis-meurzh, vïe ket dour barzh-enne kin !** : Oui, il y avait des sécherons hein ! Les sécherons, certaines d'entre eux (prés) qui, quand le mois de mars arrivait, ne contenaient plus d'eau ! *(Kareis)* ; **Bon, ma tàè-hè ba'n tirien pe un dra menneg, ga(v)è-hè yeot sec'h, med hè oa kaletoc'h 'vid ar yeot blod oa ba'n traoñ, seto wechou ga(v)è-hè mad hezh, pé vis(e) leun o gov ga'r yeot blod** : Bon, si elles venaient dans le sécheron, elles

trouvaient de l'herbe sèche, mais elle était plus dure que l'herbe tendre qu'il y avait en bas, elles la trouvaient donc parfois bonne, lorsqu'elles avaient le ventre plein d'herbe tendre *(Kleden)*

**TOAS** [twɑ:z-s] : [***toas*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['twɑ:zu]) ; Pâte (à pain, à crêpe, à gâteau, etc.) (cf. **GOELL-TOAS**)

**Laket heus bet an toas da bifiñ ?** : Tu as mis ta pâte à fermenter ? *(Skrigneg)* ; **Pa vije tan vije riñset toud ar ludi ha laket an toas war ur men** : Lorsqu'il y avait du feu, on dégageait toute la cendre et on mettait la pâte sur une pierre *(Skrigneg)* ; **Oh ! Neuhe an toas 'n-hi(ni) oa ket heñvel ! An toas oa tew** : Oh ! C'était alors la pâte qui n'était pas pareille ! La pâte était épaisse *(Skrigneg)* ; **Vise laket an toas ba'r goketenn ha laket ar golo war'nèi ha vise gwraet tan, med tan pass re greñw, doussig, tan war-horr(e) ha tan didan** : On mettait la pâte dans la cocotte, on mettait le couvercle dessus et on faisait du feu, mais du feu pas trop fort, doux, du feu dessus et dessous *(Motre)* ; **Mesket ha gwraet e doas gantoñ** : Il a mélangé et fait sa pâte *(Landelo)* ; **Flibus é an toas** : La pâte (à crêpes) est bien liquide *(Plouïe)* ; **Laket e doas da hoiñ** : Il a mis sa pâte en pousse *(Landelo)* ; **Ba'r goketenn ! Hag vise laket an toas ba'r goketenn** : Dans la cocotte ! Et on mettait la pâte dans la cocotte *(Motre)* ; **An de war-lerc'h vintin neuhe vïe gwraet an toas, neu'n vïe mesket mad ha vïe gwraet diw dorzh** : Alors le lendemain matin on faisait la pâte, alors on mélangeait bien et on faisait deux tourtes *(Lokmarïa)* ; **Da benn-neuhe vise mil-staget an toas oa ba'r sac'h** : Pour-lors la pâte était complètement collée au sac *(Lokmarïa)* ; **Ar re noa ket forn beñ vije gwraet ar mod-se, vije laket un tamm toas d'o(be)r ar bar(a) hag war an toas vije lakeet 'e ur c'hloc'h** : Ceux qui n'avaient pas de four ben faisaient comme ça, on mettait un bout de pâte pour faire du pain et la pâte était mise également sous une cloche *(Pleiben)* ; **Bara boulboazh : Hanter poazh, hanter toas** : Du pain mal cuit : À moitié cuit, à moitié pâte *(Ponvel)* ; **Mé mamm 'n-heñi ree an toas ha yêmp war-lerc'h da gass 'nèoñ dé boèiad d'ur ferm avañsoc'h** : C'est ma mère qui faisait la pâte et nous allions ensuite l'envoyer cuire dans une ferme plus en avant *(Sant-Wazheg)*

- **Lakad toas (in) go** : Mettre la pâte en fermentation ; **Pugur pa lake ar c'herc'h ba'r vorn lampe bek(ed) an nec'h, set' ar re-he vise kras mad, disec'het, malet mod-se neu'n hag a vise red lakad 'nê in go ya, lakad toas in go vise gwraet** : Puisque lorsqu'il mettait l'avoine dans le four elle sautait jusqu'en haut, ils étaient bien grillés, desséchés, alors ainsi moulus et il fallait les mettre en fermentation, on mettait la pâte en fermentation *(Ponvel)* ; **Lak an toas in go ya, lak(ad) an dra-he da hoïñ !** : Mettre la pâte en fermentation oui, la faire fermenter ! *(Ponvel)* ; **Me 'h a da lak toas go** : Je vais mettre la pâte en fermentation *(Landelo)*
- **Tañoues-silañ-toas** : Tamis à filtrer la pâte ; **Ar bleud-kerc'h vise laket ba'n dour 'è da ziloaiiñ hag an de war-lerc'h vise passeet ba un tañoues-silañ-toas** : On mettait aussi la farine d'avoine à décanter dans l'eau et le lendemain on passait dans un tamis à filtrer la pâte *(Ponvel)*
- **Toas-galetes** : Pâte à galettes ; **Un tamm toas-galetes ahe, passeet ba'r bêlon** : Un peu de pâte à galettes là, qu'on passe dans la poêle *(Laz)*
- **Torriñ an toas** : Casser la pâte ; **Torriñ an toas, oh ! An dra-he ràe labour 'è, oh ya !** : Casser la pâte, oh ! Ça donnait aussi du travail, oh oui ! *(Ponvel)*

**TOC'HAD / TOC'HOD** ['tɔɦəd-t] ['tɔɦɔd-t] : [sing. ***tochadenn*** 1499] coll. (sing. **-enn** [tɔ'ɦɑ:dən] [tɔ'ɦɔ:dən] sing. pl. **-ennou** [tɔɦa'dɛnu] [tɔɦɔ'dɛnu]) ; (des) Épis (& sing. Pénis)

**Ha da ziskeus e doc'hodenn dèi** : El il lui montra son pénis *(Berrien)* ; **Hag ouzhpenn ziwan an toc'hod, ar pennou deusoute da ve glas beked beg ar vronn deuhoute** : Et en plus les épis sortent, leurs têtes devenant vertes jusqu'au bout de leur téton *(Plouïe)*

**TODÏON** [to'dijən] : n.f. ; Barouf

**Ar brini ra un dodïon !** : Les corneilles font un de ces baroufs ! *(Poullaouen)*

**TÔENN** ['to:ɛn] : [***toenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [to'ɛnu]) ; Toit

**Bon be oa c'hoazh ha vije laket ur blantenn gwer 'è war an tôennou ahe gis-se** : Bon, y avait encore également une plante verte que l'on mettait sur les toits là comme ça *(Skrigneg)* ; **Da zigentañ-toud memes-tra vije dresset tôennou ha traou mo(d)-se, oa ket a labour** : Au tout départ quand-même on réparait les toitures et les choses comme ça, il n'y avait pas de travail *(Kalaner)* ; **Heñw lare d'an tôer oa krog lak an dôenn war an ilis** : Il dit au couvreur qui commençait à mettre le toit sur l'église *(Landelo)* ; **Ah nann neu'n vije gwraet toennou mein-gozh, ga re-neve petram re-gozh, vije tennet deus ur c'hrow bennaket ha vije hadlaket hadtailhet ha-toud ha lakeet war toenn an ti neuhe** : Ah non on faisait alors des toits de vieilles ardoises, avec de nouvelles ou bien d'anciennes, que l'on enlevait d'une crèche quelconque et on les remettait, les retaillait et tout et mettait alors sur le toit de la maison *(Skrigneg)* ; **Ya, me ma bet gwraet an dôenn ba-ti da dad ha da vamm barzh Skrigneg** : Oui, c'est moi qui aie fait le toit chez ton père et ta mère à Scrignac *(Skrigneg)* ; **Med kalz pelloc'h vije da ho(be)r un dôenn ga mein-gozh (e)vid ga mein-neve** : Mais c'était beaucoup plus long de faire un toit de vieilles ardoises que de nouvelles *(Skrigneg)* ; **Me ha meus bet laket war an tôennou vije deus Plivin, Motreff pe ar sekteur-se** : Moi qui aie mis sur des toits c'était de Plévin, Motreff ou ce secteur-ci *(Skrigneg)* ; **Tôenn (e-)bed us d'ar c'hondukter** : Pas de toit au-dessus du conducteur *(An Uhelgoat)* ; **Me so bet 'pilad lann ba'n traoñ ase his-se, ba ti ma dad ba-dreñw as(e), oa lann ba ur loch kozh gwraet ga ban(al), 'n dôenn ga banal** : Je suis allé broyer l'ajonc en bas là, chez mon père là-derrière, il y avait de l'ajonc dans une vieille hutte en chaume, le toit en chaume *(Karnod)*

- **Tôenn-banal / Toênn-vanal / Tôenn-ber'n** : Toit en chaume ; **Eo-eo ! Jean ha' oa a-raokomp ene ha na vrèget tôenn ur loch kozh, tôenn-ber'n ha na fourret an dra-he toud barzh kreis ar bern-teil !** : Si-si ! Jean qui y était avant nous avait démoli le toit d'une vielle cabane, un toit en chaume et avait fourré tout ça au centre du tas de fumier *(Skrigneg)*

- **Tôenn-plous** : Toit en paille ; **An dôenn-vanal petram an dôenn-plous** : Le toit en chaume ou bien le toit en paille *(Ponvel)*

**TÔER** ['toːər] : [***toer*** 1499] n.m. (pl. **-ien** [to'ɛrjən]) ; Couvreur

**Ha an heñi na lak(et) an tan oa un tôer** : Et celui qui avait mis le feu était un couvreur *(Speied)* ; **Ha oan deut da vassoner, tôer, beb sort se** : Et j'étais devenu maçon, couvreur, tout ça *(Kalaner)* ; **Ur stal ya, massonïaj ha tôer, charpantier, ameunuser ha plat(r), beb sort a ree, pezh vije ka(v)et d'o(be)r** : Un magasin oui, maçonnerie et couvreur, charpentier, menuisier et de plâtre, il faisait de tout, ce qu'on trouvait à faire *(Kalaner)* ; **Un devezh oa an tôer é echüiñ lak an dôenn war an ilis** : Un jour le couvreur terminait de mettre le toit sur l'église *(Landelo)* ; **Ba pemzeg la oan aet da Vrest da zisken ma micher ha goud(e)-se oan bet tôer dalc'h-mad, me zo bet tôer dalc'h-mad !** : À quinze ans je partis à Brest pour apprendre mon métier et ensuite je fus couvreur, j'ai toujours été couvreur ! *(Skrigneg)* ; **Oa ket kalz toerien, med barzh Brest oamp tri deus Skrigneg 'tisken ar vicher** : Il n'y avait pas beaucoup de couvreurs, mais à Brest nous étions trois de Scrignac à apprendre le métier *(Skrigneg)*

- **Fri-toer** : Homme au nez crochu *(Berrien)*
- **Morzhol-tôer** : Marteau de couvreur ; **Kar ga beg ar morzhol-tôer vije gwraet an toull ha vije laket an tach ba'n toull-se neuhe goud(e) neuhe hag a vije poset war an dôenn** : Car on faisait le trou avec le bout du marteau de couvreur et après on mettait alors le clou dans ce trou et on posait sur le toit *(Skrigneg)*
- **Tach-tôer** : Clou de couvreur ; **Med red vije toull anê hag hadlakad ene ga tachou-tôer, pevar santimetr** : Mais il fallait les percer et les remettre là avec des clous de couvreur, quatre centimètres *(Skrigneg)*

**TOIÑ / TEIÑ** [toːj] [tɛi] : [***toï*** 1732] vb. ; Couvrir (toit)

**Hag tôet ga ban(al) neu'n** : Et couvert alors de genêt (chaume) *(Speied)* ; **Lochou-koat tôet ga banal ! Ree ket glô barzh, na yin oa ket barzh 'e !** : Des huttes en bois couverts de genêt ! Il ne pleuvait pas à l'intérieur et il n'y faisait pas froid non plus ! *(An Uhelgoat)* ; **Ha heñ oa bec'h toiñ ha aet da lak an tan d'e sigaretenn, na taolet e alumetesenn d'an traoñ ha koueet an tan ba'r bern plous** : Et il était affairé à couvrir, il mit le feu avec sa cigarette, il balança son allumette en bas et le feu prit dans le tas de paille *(Speied)*

**TOK** [tog-k] : [***toc*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['toku] **-ow** ['tokɔw] **-eier** [to'kɛjɛr]) : Chapeau / Couvre-chef / & Préservatif

**Ha koll(et) an tok ?** : Et le chapeau fut perdu ? *(Plonee)* ; **Ah ! An tok rond ahe ?!** : Ah ! Le chapeau rond là ?! *(Kareis)* ; **Ha 'benn ar fin oagn aet mew ha koueet an tok ba'r pri !** : Et à la fin ils étaient devenus saouls et le chapeau tomba dans la boue ! *(Plonee)* ; **Ha tokow ar baotred 'h ee ga'n avel, n'oaint ket (e)vid delc'hen (a)nê war o venn, pé vise kawet tokow ba izhpenn dow c'hant metr deus lec'h oaint** : Et les chapeaux des hommes étaient emportés par le vent, ils n'arrivaient pas à les garder sur leur tête, quand on avait trouvé des chapeaux à plus de deux cents mètres du lieu où ils se trouvaient *(Kergrist)* ; **Ur bleuñenn da lakad war un tok** : Une plume pour mettre sur un chapeau *(Lannedern)* ; **Ur pezh dèn bras oa hag e dok oa gantoñ war e benn lake anaoñ brassoc'h e benn a oa** : C'était un grand gars, et son chapeau faisait paraître sa tête plus grosse qu'elle ne l'était *(An Uhelgoat)* ; **Berniou-foenn vise gwraet un tok da lak war'naoñ** : On faisait un chapeau pour coiffer les tas de paille *(Berrien)* ; **Lasset beg an horzenn ha vise digoret vid o(be)r un tok** : On lassait le pointe de la gerbe et on l'ouvrait pour faire un chapeau *(Berrien)* ; **Un tok bras** : Un grand chapeau *(An Uhelgoat)* ; **Ur botou flamm-neve en e dreid hag un tok leden war-horr(e)** : Les pieds dans une paire de bottes flambant neuves et coiffé d'un large chapeau *(An Uhelgoat)* ; **E dok oa kozh ha (h)uset** : Son chapeau était vieux et usé *(An Uhelgoat)* ; **Mahat na ankoueet lakad an tok** : Il avait probablement oublié de mettre le préservatif *(Poullaouen)* ; **Hag un tamm tok voa gwraet ga un tamm deuh ar c'hroc'hen voa da lakad war e bénn, memes-mod ar re-mañ zo ba'r *l'Afghanistan* du-hont c'hoazh** : Et un petit chapeau fait avec un bout de la peau pour mettre sur sa tête, un peu comme ceux de l'Afghanistan là-bas encore *(Plonee)* ; **Gwech-all oa ar mod da denn o dok kàer** : Autrefois c'était la mode d'ôter leur beau chapeau *(Landelo)* ; **Hezh na gwraet ur form un dèn, bouret ur bragou ha' ur chupenn hag un tok, toud ar voutik** : Et il avait confectionné une forme humaine, bourré un pantalon et une veste et un chapeau, tout le bazar *(Plonee)* ; **Heñw tap e dok en-dro, lak (a)nèoñ war e benn !** : Il reprend son chapeau, le remet sur sa tête *(Landelo)* ; **Mailhennet e dok gad e zoworn dru** : Son chapeau maculé par ses mains grasses *(Poullaouen)* ; **Me lar dit ar re-he vije saludet a'ha ! Ha' dennes da dok pa weles 'nê** : Je peux te dire qu'ils étaient salués ma foi ! Et tu ôtais ton chapeau lorsque tu les voyais *(Skrigneg)* ; **Ha hañw 'h o(be)r ur paotr-plous hag a lakad 'naoñ barzh beg e skuberr(e)nn, ur pezh paotr-plous kara ! Ga dowlagad daoñ, un tok kara !** : Et il commença à confectionner un homme de paille et le mis au bout de son balai, un énorme épouvantail n'est-ce pas ! Possédant deux yeux et un chapeau n'est-ce pas ! *(Skrigneg)*

- **Dougen an tok** : S'occuper des enfants de sa femme ; **Hañw zoug an tok** : Il s'occupe des enfants de sa femme *(Plouïe)*
- **Kac'had ba e dok** : Renier sa progéniture ; **An heñi nise gwraet ur c'hroedur d'ur plac'h ha ne zimee ket gati vise laret : kac'het neus ba e dok !** : Celui qui avait fait un enfant d'une femme et qui ne fiançait pas avec elle on disait : « Il a chié dans son chapeau » ! *(Plouïe)* ; **Kac'het neus ba i dok** : Il a renié sa progéniture *(Skrigneg)*
- **Koll e dok** : Perdre son pucelage ; **Hezh neus ket kollet e dok** : Il n'a pas perdu son pucelage *(Plouïe)*
- **Tok-boulousenn** : Chapeau bordé d'une ganse de velours (trad.) ; **Med gwech-all oa tokeier-boulousenn ga'r baotred n'eus ket pell-zo c'hoazh ! Ganin-me zo bet p(a) oan yowank** : Mais les gars portaient autrefois des chapeaux bordés d'une ganse de velours, il n'y a pas si longtemps encore ! J'en ai portés quand j'étais jeune *(Kolloreg)*
- **Tok blew-go** : Chapeau (traditionnel) en poil de taupe ; **Ya, an tok blew-go** : Oui, le chapeau en poil de taupe *(Kareis)* ; **Gwisket ga dilhad peisant hag un tok blew-go** : Vêtu d'habits de paysan et d'un chapeau en poil de taupe *(An Uhelgoat)*

- **Tok-tousseg** [tok'tusɛg-k] (pl. **tokeier-tousseg** [to'kɛjɛr'tusɛg-k]) : Champignon ; **Hemañ zo un tok-tousseg** : C'est un champignon *(Lannedern)*
- **Un heñi tok-hir** : Un riche (avec un long chapeau, XIX[e] début XX[e] Siècle) *(Plouïe)*

**TOMAT** [tomat] : n.m. (pl. **-ou** [to'matu]) ; Tomate(s)

**An tomat teu barzh mem-mod, n'é ket fallac'h...** : Les tomates viennent à l'intérieur de la même manière, ce n'est pas pire... *(Laz)* ; **An tomat matrehe oa 'n-om ga(v)et *en 1950* pe un dra mennaket ar mod-se** : La tomate est arrivée peut-être en 1950 ou quelque chose comme ça *(Skrigneg)* ; **Meus ket bet debet biskoazh ! Nann, memes an tomatou oa divêd** : Je n'ai jamais mangé ! Non, même les tomates étaient tardives *(Skrigneg)*

**TOMM** [tɔm] : n.m. (pl. **-ou** ['tɔmu]) ; Chaleur

**Me andur tomm-mat** : Je supporte la grande chaleur *(Laz)* ; **Kalz tommïenn pé vis(e) devejou, pé vis(e) kalz tommou** : Beaucoup de forte chaleur lorsqu'il y avait des journées, lorsqu'il y avait beaucoup de chaleurs *(Kleden)*

- **In tomm** : Tout chaud ; **Greun linad a vije poahet ha laket in tomm war da vruched ah(e) blam da zegajiñ** : De la graine d'ortie était cuite et on te la mettait là toute chaude sur la poitrine pour te dégager *(Skrigneg)*

**TOMM** [tɔm] : [***tomm*** 1632] ad. ; Chaud (-e)

**Ar'n ar loned so tomm hañ !** : L'haleine des bêtes est chaude hein ! *(Skrigneg)* ; **Komañs é da zond tomm an amzer !** : Le temps commence à devenir chaud *(Plonee)* ; **Tomm a oa din !** : J'avais chaud ! *(Berrien)* ; **Un dra m(e)nneket da zerc'hen tomm d'hi gein** : Quelque chose pour lui tenir chaud au dos (à elle) *(Kareis)* ; **C'hwi zo ba'r c'hleder am(añ) ! Am(añ) é tomm !** : Vous êtes à l'abri ici ! Il fait chaud ici ! *(Pluskelleg)* ; **Hei troñchañ he liñser da wel hag-hañw oa tomm** : Elle retroussa le drap pour voir s'il était chaud *(Kolloreg)* ; **Tomm é daoñ** : Il a chaud *(Kergrist)* ; **An dra-he zo tomm, skañw ha tomm** : C'est chaud, léger et chaud *(Berrien)* ; **Set(o) houzh oa rous en-dro (a)darr(e), pegur oa tomm ar vorn** : Elle était de nouveau roussie, puisque le four était chaud *(Plonee)* ; **Koueo a ra tan, ker tomm (e)vel a gouev tan** : Il fait une chaleur extrême, si chaud qu'il tombe du feu *(Plouïe)* ; **Ah tomm pe pass tomm vije red d(a) labourad !** : Ah chaud ou pas chaud il fallait travailler ! *(Skrigneg)* ; **Pa vé tomm an amzer, « sec'hedig é an amzer » vé laret** : Lorsque le temps est chaud, on dit que le temps est assoiffant *(Skrigneg)* ; **Braw-(a)bominabl é an amzer ! 'Ma an heol 'pariñ ha tomm kenañ !** : Il fait un temps superbe ! Le soleil brille et il fait super chaud ! *(Skrigneg)* ; **Oh ! Da chom er-maes n'é ket ken tomm-se te ! Hag an heol n'é ket mad c'hoazh** : Oh ! Pour rester dehors, il ne fait si chaud que ça, tiens ! Et le soleil n'est pas encore bon *(Skrigneg)* ; **Ken vé diskénn(e)t an heol, vé soupleed an de, vé ket ken tomm kin** : Jusqu'à ce que le soleil ait décliné, le jour radouci, il ne fait plus aussi chaud *(Laz)* ; **Gwir ! Dec'h oa tomm just a-walc'h, heñ dec'h ?! Me oa ba'r jerdin, me lar doc'h lar oa tomm hañ !** : Vrai ! Hier il faisait chaud justement, hein hier ? J'étais au jardin, je peux vous dire qu'il faisait chaud hein ! *(Plonee)* ; **Hag setu vije lakeet da boeañ sete voa, ma peus c'hoant, war ar men an oaled jome tomm 'pad pell hag war-gorr(e) vije gwraet un tan-all** : Et on mettait donc à cuire, c'était donc, si tu veux, sur la pierre de l'âtre qui restait chaude pendant longtemps et par-dessus on faisait un autre feu *(Pleiben)* ; **Un doufenn, tomm (a)bominab** : Une fondrière, extrêmement chaude *(Poullaouen)* ; **Oh ! An dud vise tomm dê hañ ! Ha ba'r boultrenn !** : Oh ! Les gens avaient chauds ! Et dans la poussière *(Ponvel)* ; **Ar c'hi oar mond da b(e)-lec'h é tomm !** : Le chien a l'habitude d'aller là où c'est chaud ! *(Speied)* ; **Beañ sur ! Ni vije braw ene, ba'r bern-voenn, tomm demp !** : Sois sûr ! Nous étions bien là, dans le tas de foin, au chaud ! *(Skrigneg)* ; **Ya, mad é hag a zo laret dèi eürusamant ha neus diwadet, kar p(anev)er da se oa paket ! Vije bet tomm dèi sur walc'h !** : Oui, c'est bon et on lui a dit qu'heureusement elle a saigné, car sans ça elle était foutue ! Ça aurait très certainement été chaud pour elle *(Skrigneg)*

- **Dond tomm da *ub.*** : Prendre un coup de chaud ; **Damaït teuy tomm domp amañ gi-mañ** : Tout à l'heure on va prendre un coup de chaud ici-même *(Landelo)*
- **Dour domm / Dour tomm** : Eau chaude ; **Ha sete ba heñ vïe dour domm barzh ato** : Et donc dedans il y avait toujours de l'eau chaude *(Sant-Wazheg)* ; **He(zh) oa dru ! Ha laket-hezh ba'n dour domm** : Elle était grasse (la laine) ! Et on la mettait dans l'eau chaude *(Plonee)* ; **Yeo ! Bi oa c'hoazh ur penton, hezh oa ur macheñ bras ahe ha rond ha vis(e) lak(et) an dilhad barzh ha lak(et) an dour tomm barzh** : Si ! Il y avait encore un cuvier, c'était une espèce de grand machin rond là et on y mettait le linge et l'eau chaude *(Kareis)*
- **Pa vé erc'h war an douar / Ne vé na tomm na klouar** : Quand la neige recouvre le sol il ne fait ni chaud ni doux
- **Taped tomm (war-lerc'h *ub.*)** : Attraper chaud (à suivre *qqn.* (au travail)) ; **Tap a reent tomm war e lerc'h** : Ils attrapaient chaud à le suivre *(Berrien)* ; **Pé vêr yowank 'hend-ell vé tammou miser é klosañ 'nê gan ar penn-dowlin dape tomm ha oamp ket ken abitüet 'vel re e(rr)o serten oad 'è 'vid troiñ anê, med boñ... Mod-se vé disket !** : Sinon lorsqu'on est jeune c'est un peu la misère pour les enclore avec le genou, tu attrapais chaud et nous n'étions pas non-plus autant habitués que ceux d'un certain âge pour les tourner, mais bon... C'est comme ça qu'on apprend ! *(Pluskelleg)*
- **Terjenn-domm** : Fièvre typhoïde ; **Marw ga'n derjenn-domm** : Mort de la fièvre typhoïde *(Skrigneg)*
- **Tomm-berw** : [***tomm bero*** 1867] ad. ; Bouillant de chaleur *(Poullaouen)*
- **Tomm hardi-piti / Tomm hardi-peuti** : Super chaud ; **Tomm hardi-piti an amzer !** : Le temps est super chaud ! *(Plouïe)* ; **Tomm hardi-peuti é bremañ** : Il fait maintenant super chaud *(Kergrist-Mouelou)*
- **Tomm-ru** : Très très chaud (-e) ; **Ya, tomm-ru oa bet ba'r sud deus Bro-Frañs, ya** : Oui, il avait fait très très chaud dans le sud de la France, oui *(Plouïe)*

**TOMMAAD** [to'mɑːd-t] : [***tomaat*** 1732] vb. ; (se) Saouler

✗ *syn.* : ***karg i doull, mond mew, tomm e vri***

- **Be tommeet-bras da *ub.*** : Être bien éméché ; **Sete hemañ oa tommeet-bras daoñ, ar Fer ! Hag a oa à klask cheu deuh ar Cheletenn ! Hag a ree keme(d) Cheletenn da zond 'darr(e) !** : Il était donc bien éméché, le Fer ! Et il cherchait des noises à Cheletenn ! Et il ne faisait que ramener Cheletenn sur le tapis ! *(Skrigneg)* ; **Hemañ oa bet ba forzig tï(e)r, set' oa 'n-om ga(v)et tommeet daoñ ! Tommeet-bras daoñ** : Il était allé dans pas mal de maisons, il s'était donc retrouvé saoul ! Bien saoul *(Skrigneg)*

**TOMMAÑ** ['tɔma] : [***tomaff*** XVI^e] vb. ; (se ré) Chauffer (& sex.)

**Ya tomm a ra** : Oui ça chauffe *(Plouïe)* ; **Deus da dommañ un tamm neuhe ma peus riw** : Viens donc te chauffer un peu si tu as froid *(Plonee)* ; **Na sort e-bed, na da dommañ** [da 'dɔma]**, na da evañ, na da zibiñ** : Il n'avait rien, ni pour se chauffer, ni à boire ni à manger *(Skrigneg)* ; **Me zo deut da zigass un tamm koat dec'h da dommañ** : Je suis venu vous apporter un peu de bois pour vous chauffer *(Skrigneg)* ; **Pé oa aet ba-kichenn an tan da domm ba korn ar c'hoñgn** : Quand il partit à côté du feu se réchauffer au coin du feu *(Plonee)* ; **Pé na tommet (a)naoñ mad 'e** : Quand elle l'avait également bien chauffé *(Landelo)* ; **Ha goude-se neu'n, pé vise gwraet ar rod, vise daw dac'h tomm' an hou(a)rn !** : Et alors ensuite, lorsque la roue était faite, il vous fallait chauffer le fer ! *(Kareis)* ; **Ha vé tommet he dijuni dèi ha lak he bara toud dèi ba'n hi c'hichenn** : Et on lui chauffe son petit déjeuner et on lui met tout son pain à côté d'elle *(Plouïe)* ; **Pedur n'é ket ur sèr ha' zo tommet, sete ahe meus laket ur bach warne** : Puisque ce n'est pas une serre chauffée, je les ai donc recouverts d'une bâche *(Skrigneg)* ; **(A-)benn dé domm 'e, ar loned** : Également pour se chauffer, les bêtes *(Kleden)* ; **Ya-ya, med an dra-he oa koshoc'h hag a domme ar vorn ga koat 'è** : Oui-oui, mais c'était plus ancien et il chauffait aussi le four au bois *(Skrigneg)* ; **Dé domm' ho pisïed-treid pé vis(e) skorn war an douar !** : Pour vous chauffer les orteils lorsqu'il y avait de la glace sur le sol ! *(Kleden)* ; **Pé vé ket heol dé domm' an douar, beñ vé ket gwres heñ !** : Lorsqu'il n'y a pas de soleil pour chauffer la terre, ben il n'y a pas de chaleur hein ! *(Kleden)* ; **An houarn vé laket war ar roud-karr, an houarn gwech-all oa tommet toud ga mouded-kign** : On sarclait de fer la roue de charrette, autrefois on chauffait tout le fer avec des mottes d'écobuage *(Brennilis)* ; **Tommet ! Pugur an dud vïe aet d'ar park da labourad sete pé teuien deuh ar skol me ga(v)e ma soubenn tommet ba ar c'hogn** : Chauffée ! Puisque les parents étaient allés travailler au champ donc lorsque je venais de l'école je trouvais ma soupe chauffée au coin du feu *(Lokmarïa)* ; **'Benn vis(e) tomm(e)t ar forn vis(e) laket bar(a)-bihen barzh da gomañs** : Quand il était chauffé au four on y mettait des petits pains pour commencer *(Sant-Wazheg)* ; **Toud vis(e) gwraet wa'n tan ba'r chumin(al), toud ar boued vis(e) gwraet ha memes d'ar lon(ed) vis(e) tommet traou dê wa'n tan 'è** : Tout était fait sur le feu dans la cheminée, on faisait toute la nourriture et on chauffait même des trucs aux bêtes sur le feu également *(Kleden)* ; **War ur bladigenn, 'vel ur billig kozh, vije lakeet, set(e) heñ a domme hag an oaled oa tomm, sell a boahe 'è, houzoh walc'h** : On mettait sur une plaque, comme une vieille billig, donc elle (la pâte) chauffait et l'âtre était chaud, donc il cuisait aussi, vous savez bien *(Skrigneg)* ; **Ha hezh vis(e) 'tomm(añ) a-raog neu'n 'ha ! Ha pé vis(e) tommet-heñw vis(e) tapet dour da daol(añ) war'naoñ, da zistan(añ) (a)naoñ ! Daoñ da sterdañ ar rod petra !** : Et il était alors en train de chauffer avant ma foi ! Et lorsqu'il était bien chauffé, on prenait de l'eau pour jeter dessus, pour le refroidir ! Afin qu'il serre la roue quoi ! *(Kareis)*

- **'N-om dommañ** : Se réchauffer ; **Lak anèi en-dro ba he gwele 'blam dèi da (e)n-om dommañ ha oa skorned** : La remettre dans son lit pour qu'elle se réchauffe tandis qu'elle était gelée *(Plouïe)* ; **Fenoñs é yin dïannañ ! Se zo kaos meus emm mond da 'n-om dommañ maes !** : En tout cas il fait froid aujourd'hui ! C'est la raison pour laquelle j'ai besoin d'aller me réchauffer dehors ! *(Skrigneg)* ; **Me n'on ket 'vid 'n-om dommo kin ! Pé ver e(rr)o kozh neu'n vé ket 'vid 'n-om domm(o), 'benn-neu'n vé daw kaoud amzer vraw !** : Moi je n'arrive plus à me réchauffer ! Lorsque alors on devient vieux on ne peut pas se réchauffer, on a besoin de beau temps ! *(Ponvel)*
- **(E)n-om dommañ deus** : S'attacher (sentimentalement) à / Se prendre d'affection pour ; **'N-om dommet oa deus houzh-vihen** : Elle s'était prise d'affection pour cette petite *(Plouïe)* ; **Me ouïon ket pet(r)a tàey an dra-s(e) da vid, med me 'n-om domma deus an traou-se, ar reñ-s(e) zo traou ma dad ha ma mamm** : Moi je ne sais pas ce que ça deviendra, mais je m'attache à ces choses-là, elles sont de mon père et de ma mère *(Ponvel)*
- **Tommañ e zoworn** : Se réchauffer les mains ; **Ma ! Red din 'h aretal 'ha ! Ha mond da domm ma doworn un tamm, da gaoud ma gwreg, me teuy damaig 'darr(e)** : Eh bien ! Là il faut que j'arrête ! Et que j'aille me réchauffer un peu les mains, retrouver ma femme, je reviendrai tout-à-l'heure *(Skrigneg)*
- **Tommet é da(o)ñ !** : Il est enivré ! *(Poullaouen)*

**TOMMDER** ['tɔm(d)ər] : [***tomder*** XVI^e] n.f. ; (la) Chaleur

**Un dommder vras** : Une grande chaleur *(Berrien)* ; **Ga'n dommder vras** : Avec la grande chaleur *(Poullaouen)* ; **Ar c'hotoñ zelc'h toud solud, delc'h an dommder** : Le coton garde le tout solide, garde la chaleur *(Berrien)* ; **Un tamm bach gwenn ahe his-se hag a ra tommder dê** : Un sorte de bâche blanche là comme ça qui leur fait de la chaleur *(Skrigneg)* ; **À ho(r)tos an dommder (e)maint 'benn diflukañ** : Ils attendent la chaleur pour éclore *(Skrigneg)* ; **Poent é despugn an dilhad, mod-all vogn kras ga'n domm'er !** : Il est temps de ramasser le linge, sinon ils seront rêches à cause de la chaleur *(Plouïe)* ; **Pé (e)ma tommder vé ket padus 'vid krog anèoñ, med n'out ket kén (me)mes-tra walc'h 'vid passeal lod hañ !** : Lorsqu'il y a de la chaleur, ce n'est pas tenable pour le prendre, mais tu n'es quand-même plus capable de passer certains hein ! *(Speied)*

**TOMMÉRES** [tɔ'meːrəz-s] : n.f. ; Chauffage

**Ya pegur me blij din be kichenn an domméres** : Oui puisque j'aime bien être à côté du chauffage *(Plouïe)*

**TOMM-HARNE** [tɔm'harne] : coll. ; Chaleur d'orage

**Tomm-harne zo 'è !** : Il y a aussi la chaleur de l'orage ! *(Skrigneg)*

**TOMMHEOLIAÑ** [tɔm'hɛwljə] : [***tomheolia*** 1876] vb. ; Se chauffer au soleil

**Braw (e)mout 'tommheoliañ ahe !** : Tu es bien là à te chauffer au soleil ! *(Poullaouen)*

**TOMMIJENN / TOMMÏENN** [tɔ'miː(ʒ)ən] : [***tomigen*** 1659] n.f. ; Forte chaleur / En chaleur

**Kalz tommijenn zo ar bla-mañ** : Il y a beaucoup de forte chaleur cette année *(Kleden)* ; **Kalz tommïenn pé vis(e) devejou, pé vis(e) kalz tommou** : Beaucoup de forte chaleur lorsqu'il y avait des journées, lorsqu'il y avait beaucoup de chaleurs *(Kleden)* ; **D'ar mare-se oa bet un dommijenn ba'r sud** : Il y avait eu une forte chaleur dans le sud à cette époque *(Plouïe)* ; **Ar chass vé alïes tommijenn dac'h an hañw** : Les chiens sont souvent en chaleur l'été *(Laz)*

**TON** [tɔ̃ːn] : [***ton*** 1499] n.m. (pl. **-iou** ['tɔ̃nju]) ; Air de musique / Décorum / Ton / Amadouement (flatterie) / Couvée (selon l'auxiliaire) / Faste / Rythme

**Re bowr vise ket kalz a don (e)vite** : Pour les pauvres on ne faisait pas de faste *(Kergrist-Moelou)* ; **Ton amzer Nedeleg, heñ bade ket pell 'nèoñ** : Le ton du temps de Noël, il ne durait pas longtemps *(Laz)* ; **N'eus ket moien da son(añ) toniou tre (e)vel vé c'hoant d'o(be)r** : Mais on ne peut pas jouer des tonalités tout à fait comme on voudrait *(Skrigneg)* ; **Kar gwel a res bugale bihen pemp-c'hwec'h, c'hwec'h-seizh mis, lakees un ton gavotenn pe fout-ar-jeu dê ha weles (a)nê (o) tañsal gantoñ ha remüiñ gantañ hag a heul an ton** : Car tu vois des petits enfants de cinq six, six sept mois, tu leur mets un air de gavotte ou peu importe quoi et tu les vois danser dessus, remuer et suivre l'air *(Plourac'h)* ; **Un tamm ton foeñw-foeñw ahe** : Un petit air un peu poussif là *(Laz)* ; **An heñi na aes da bêo mïoc'h, beñ hezh vije gwraet ur sakre ton gantoñ !** : Celui qui avait les moyens de payer plus, ben on lui faisait un sacré décorum ! *(Berrien)* ; **Surtoud an hin(i) a n'é ket bet debet, neuhe a ra mïoc'h a don c'hoazh !** : Surtout ce qu'il n'a pas (encore) été mangé, il fait alors encore plus de flatteries ! *(Skrigneg)*

- **Heuilh an ton** : Suivre le rythme ; **Goûd a reegn heuilh an ton !** : Ils savent suivre le rythme ! *(Plourac'h)*
- **Klask ton** : Chercher des câlins (chien, chat) *(Kergrist)*
- **Ober ton da *ub.*** : Chercher à amadouer *qqn.* / Faire le lèche-cul / Donner de l'amour à un enfant ou à une femme / Faire plaisir à *qqn.* / Dorloter *qqn.* ; **Gwraet na ton daoñ** : Il avait cherché à l'amadouer *(Plouïe)* ; **Gwraet meus ton dê** : Je leur ai fait plaisir *(Kergrist)* ; **Bon, med heñ oa gwraet ton daoñ, paotr-powr !** : Bon, mais il était dorloté, mon pauvre ! *(Ponvel)* ; **Lod vije gwraet ton dê** : Certaines étaient dorlotées *(Plouïe)* ; **Dond a ree d'o(be)r un tamm ton dèi** : Il venait lui donner un peu d'amour *(Poullaouen)*
- **Pa na glever nemed ur son / N'haller kleved nemed un ton** : Lorsqu'on n'entend qu'une chanson / On ne peut entendre qu'un air (c-à-d. Si on n'a qu'un point de vue on ne connaît que ce point de vue) *(Plouïe)*
- **Roiñ ton da *ub.*** : Couver *qqn.* / Choyer *qqn.* ; **Roiñ a ree ton daoñ** : Elle le couvait *(Plouïe)* ; **Ma ràet ton dèi hag pass lakad re (a) boues dèi d'o(be)r ar pezh (e)ma 'hond d'o(be)r 'è, neu'n a ziski ur jô mad !** : Si vous le choyez et que vous ne lui mettez pas trop de poids non-plus pour faire ce qu'il a à faire, alors vous les dresserez bien ! *(Kareis)*
- **Ton a-bos** : Mélodie ; **Un ton a-bos na gwraet** : Il avait fait une mélodie *(Plourac'h)*
- **Un ton uhelloc'h** : fig. Un ton au-dessus ; **Nann, te zo Lanneanou mïoc'h, an dra-he zo grannoc'h (a)darr(e) un tamm ! An dra-he zo un ton uhelloc'h !** : Non, toi tu es plus de Lannéanou, ça c'est encore un peu plus distingué ! C'est un ton au-dessus ! *(Skrigneg)*

**TONELL** ['tɔ̃.nəl] : [***tonell*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [tɔ̃'nɛlu]) ; Tonneau

**Tonellou kozh** : De vieux tonneaux *(Poullaouen)*

**TONELLAD** [tɔ̃'nɛləd-t] : [***tonellad*** 1821] n.f. (pl. **-ou** [tɔ̃nɛ'lɑːdu]) ; Tonneau (de)

**TONELLER** [tɔ̃'nɛlər] : [***tonneler*** 1633] n.m. (pl. **-ien** [tɔ̃nɛ'lɛrjən]) ; Tonnelier

**An ta'-kozh oa toneller** : Le grand-père était tonnelier *(Poullaouen)*

**TONTOÑ / TONTO** ['tɔ̃nto] ['tɔ̃ntɔ̃n] : n.m. (pl. **-ed** [tɔ̃n'tɔ̃ːnəd-t]) ; Tonton (cf. **YONTR**)

**Aet a oan 'ta wel un tontoñ da Sant-Riwal** : J'étais donc allé voir un tonton à Saint-Rivoal *(Berrien)* ; **E karr bihen tonton Jakes** : Dans la petite voiture du tonton Jaques *(Ar Fouillez)* ; **Ha sete 'h ee bemde 'ha ! Ga e dontoñ (a-)benn be medissin** : Il allait donc tous les jours ma foi ! Avec son tonton afin d'être médecin *(Berrien)* ; **Med ma zonto nïe laret din a vije kemed tan toud en-dro d'ar vouch** : Mais mon oncle m'avait dit que la chèvre n'aurait que du feu autour d'elle *(Berrien)*

- **Debet an tontoñ ga'r c'hazh** : L'affaire a coulé *(Plouïe)*

**TOPINAMBOUR** [topinɑ̃mbur] : coll. ; Topinambour(s)

**Irvi bihen vise gwraet ba'r mene ha vise hadet segal ha topinambour, oa ket patates d'ar mare-te** : On faisait des petits sillons dans la montagne et on semait du seigle et des topinambours, il n'y avait pas de patates à cette époque-là *(Berrien)*

**TOPOS** ['tɔpɔz-s] : n.f. ; Personne trapue, râblée

**TOR** [tɔːr] : [***tor*** 1846] n.m. (pl. **-iou** ['tɔrju]) ; (du) Tort

**Oh ! Na ket tor 'ha ! – Na ket tor sur 'ha ! Nann !** : Oh ! Il n'avait pas tort ma foi ! – Ma foi non ! Il n'avait certainement pas tort *(Skrigneg)* ; **Me ouïen ket pos galleg (e-)bed raog oan aet d'ar skoul (aha)naon, ar pezh oa un tor dijar !** : Moi je ne savais pas un mot de français avant d'être allé à l'école, ce qui était déjà un tort ! *(Speied)*

- **Ober tor (da / deus) *u(d)b.*** : Faire du tort à (*qqn./qqchose*) ; **Ya, daon ra ket tor deuhontañ pugur weles a-walc'h** : Oui, dam ça ne lui fait pas de tort, car tu vois bien *(Skrigneg)* ; **Klemantin zo voien da zeb brem(añ), pugur ar re-he rent ket tor din** : Je peux manger des clémentines maintenant, puisqu'elles ne font pas de tort *(Kolloreg)* ; **Ar re-h(e) vïent ket blesset tamm (e-)bed 'nê-gn, 'n ed 'è hag ar wentéres 'è, an dra-s(e) ree ket dê-gn tor e-bed dê** : Ils n'étaient pas blessés du tout, le blé non-plus et le tarare également, ça ne leur faisait aucun tort *(Kareis)*
- **Roiñ tor da *ub.*** : Donner tort à *qqn.* ; **Ha hezh vise ràet rêson d'hañ ha ràet tor d'ar powr-kaezh plac'h** : Et on lui donna raison et on donna tort à la pauvre femme *(Kergrist)*

**TORAD** ['toːr(ə)d-t] : [***tôrad*** 1821] n.m. (pl. **torajou** [to'rɑːʒu]) ; Couvée (poussins) / Portée

**Un torad chach bihen zo bet** : Il y a eu une portée de chiots *(Plouïe)* ; **Un torad lapined goueñ** : Une portée de lapins sauvages *(An Uhelgoat)* ; **Ar re-h(e) yê di da zoiñ ba ur harzh benneket neuh(e) ! Yar-glochéres, ar c'hentañ vïe gwel(e)t neuhe teue un tor'd lapoussed-bihen maes, ale ! Hag an traou gontinüe...** : Elles y allaient alors pour pondre dans une haie quelconque ! Poule glousseuse, alors la première qu'on voyait, il en sortait une couvée de poussins, allez ! Et ça continuait... *(Laz)*

**TORCH** [tɔrʃ] : [***torch*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['tɔ̀rʃu]) ; Chiffon / Torchon (& de paille)

**Un tamm torch gwenn gwraet dow skloum war i hourr(e)** : Un petit torchon blanc deux nœuds faits sur le dessus *(Skrigneg)* ; **An dra-h(e) é torchou ! Torchou gwraet ga plous-kerc'h ! Ar re-h(e) oa ar gwellañ ! 'R re-h(e) oa ar plous ha' oa doussoc'h** : Ce sont les torchons ! Des torchons fait de paille d'avoine ! C'étaient les meilleurs ! C'était la paille qui était plus douce *(Kolloreg)* ; **Ha vije tapet ar fleur hag a vïent laket ba'h ur torch tomm ! Hag an dra-he goude, ma'hat an aezhenn deusounte ree vad ma'hat d'i pruched** : On prenait les fleurs et on les mettait dans un torchon chaud ! Et ça après, leur émanation te faisait probablement du bien à la poitrine *(Skrigneg)*

**TORCHAD** ['tɔrʃəd-t] : [***torchat*** 1633] n.m. (pl. **-ou** [tɔr'ʃɑːdu]) ; Torchon de

**Alumetes gati ba'n hi zorn hag un torchad plous** : Elle avait des allumettes à la main et un torchon de paille *(An Uhelgoat)*

**TORCHAÑ** ['tɔrʃə] : [***torchaff*** 1499] vb. ; Essuyer / Torcher **/ TORCHAÑ** : n. vb. ; Un coup de torchon (pour nettoyer)

**Un tamm torchañ d'ar voutailh** : Un petit coup de torchon sur la bouteille *(Skrigneg)* ; **Hag meus choñj oan bet frêet ga ma mamm war-digar(e) ma tapet un awal deus un' gozh, despugnet 'naoñ 'ziwar an hent ha torchet 'naoñ hag da zebiñ !** : Et je me rappelle que j'avais été fouetté par ma mère sous prétexte que j'avais pris une pomme d'une vieille dame, je l'avais ramassée sur la route, essuyée et mangée ! *(Plonee)*

- **(E)n-om dorchañ** : Se torcher ; **Ma'hat na (e)n-om dorchet ga linad !** : Elle s'était probablement torchée avec des orties ! *(Skrigneg)*

**TORCHENN** ['tɔrʃən] : [***torchenn*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [tɔr'ʃɛnu]) ; Coussin / Panneau (matelassure / coussin...) de selle / Motte (pommes + paille dans la confection du cidre)

**Lod-all lake ur brikol dê 'lec'h lakomp un dorchenn** : D'autres mettaient une bricole alors que nous mettons un coussin *(Skrigneg)* ; **Flak ! Vïe vreg(et) an dorchenn, sete goude chome ar jistr e-barzh !** : Flac ! La motte était déchirée ! Donc après le cidre restait à l'intérieur ! *(Skrigneg)* ; **C'hwi pis(e) un tamm dorchenn d'aseo hag a skôèh war ar va(l)c'h d(a) lakad 'nèi d'ond tano** : Vous aviez un petit coussin pour vous asseoir, vous frappiez sur la faux pour la rendre fine *(Karais)* ; **Houm(añ) vise gwraet an daol (a)nèi 'è, ba-lec'h vise gwraet an dorchenn pet(r)a !** : On l'appelait aussi la maie, là où on faisait le coussin quoi ! *(Kareis)* ; **Ar c'hrobier, heñ vij(e) laket digentañ dan hi lost ha goud(e) vije staget deuh an dorchenn** : La croupière, on la mettait au départ sous la queue et après on l'attachait au coussin de selle *(Skrigneg)* ; **Un dorchenn vije laket d'ar gaseg hag un trêtou war hi c'hein, hag ur c'hulier da stagañ deuh ar c'harr** : On mettait un coussin de selle à la jument et des traits d'attelage sur le dos, ainsi qu'un avaloir pour attacher à la charrette *(Skrigneg)* ; **An dra-he vije lak(e)t dê war o c'hein, staget deuh an dorchenn ha vije sa(ve)t o lost ha laket dan o lost** : On leur mettait ça sur le dos, attaché au coussin et on levait leur queue et mettait sous leur queue *(Skrigneg)* ; **Hete vije delc'het d'o(be)r an dra-he, med tre lem a nag a ziskenne an dorchenn a vije dïaessoc'h digass 'nèi d'an traoñ !** : On continuait donc à faire ça, mais par là où le coussin descendait, c'était plus difficile de l'abaisser ! *(Skrigneg)* ; **Vïe hadmontet ha divontet ar pressou(e)r ! An traou war-gourr(e) hag a vïe krennet 'è ! Ha hadkomañset adarre neuhe d'o(be)r an dorchenn ga plous** : On remontait et démontait le pressoir ! On remettait tout dessus et on rognait également ! Et on recommençait alors à faire la motte avec de la paille *(Skrigneg)* ; **Pé welent lar ne zivere ket kin, eh beñ vijent disterdet toud hag a vije troc'het deus an dorchenn, diminüet an dorchenn ha troc'het ha hadgwraet a-neve neuhe 'darre !** : Lorsqu'ils voyaient que ça ne s'écoulait plus, eh ben tout était desserré, on coupait du coussin, on le diminuait, coupait et alors on refaisait à nouveaux *(Skrigneg)* ; **Ha vije lakeet ur bladenn mo(d)-se ahe gis-se ha un tamm plous war-gourr(e) goude hag kordi(g)ellet ar plous tro-war-dro ! Ha pleget ba'n tu di-barzh hag ur c'houchad-avalou (a)darre hag vïe gwraet an dra-he war hanter-kant / tr(i)-ugent sañtimetr, an dra-he oa an dorchenn** : On mettait un plateau là comme ça, après un peu de paille par-dessus et on entortillait la paille tout autour ! On pliait l'intérieur et une nouvelle couche de pommes, on faisait ça sur cinquante / soixante centimètres, c'était la motte *(Skrigneg)*

- **Torchenn-hesk** : Collier léger (de laîche) qu'on mettait aux jeunes chevaux pour commencer ; **Med da gomañs vé laket torchennou-hesk dê** : Mais pour commencer on leur met des coussins de laîche *(Skrigneg)*

**TORCH-NOUET** [tɔrʃ'nuwəd-t] : n.m. ; Balluchon

**Med pezh oa oa laket toud bar'h un tor(ch)-nouet, bar'h un tamm torch gwenn ha gwraet dow skloum war i hourr(e)** : Mais tout ce qu'il y avait fut mis dans un balluchon, un petit torchon blanc, deux nœuds faits sur le dessus *(Skrigneg)*

**TORCHOUER** [tɔr'ʃuwər] [tɔr'ʃu:r] : [***torchoer*** 1499] n.m. (pl. **-ou** [tɔrʃu'ɛʳu]) ; Torchon

**Ar re-he vïe laket (a)darr(e) war ar planken-bar(a), blam dê da jom vad vïent goleit ga'n torchou'r** : On les mettait de nouveau sur la planche à pain, afin qu'ils restent bons on les recouvrait avec le torchon *(Lokmarïa)* ; **Ah yeo ! Vis(e) lak(et) un torchouer war-gorr(e) ar macheñ ha goud(e)-se vis(e) jerr(e)t war'naoñ** : Ah si ! On mettait un torchon par-dessus le machin et ensuite on refermait dessus *(Ponvel)*

**TORFED** ['tɔrfəd-t] : [***torfet*** XVᵉ] n.m. (pl. **-torfejou** [tɔr'fe:ʒu]) ; Méfait / Forfait

**Heñw neus kometet an torfed** : Il a commis le méfait *(Poullaouen)*

- **Anzaw e dorfed** : Avouer son méfait ; **Daw oa daoñ amzaw e dorfed** : Il fallait qu'il avoue son méfait *(Skrigneg)*
- **Ober un torfed** : Commettre un méfait ; **Hañ beñ weles ket ! Neuhe rees torfed e-bed goude làeres an dud, pugur Sant-Nikolas neus kelennet ahan(ou)t !** : Han tu ne vois pas ! Alors tu ne commets aucun méfait en volant les gens, puisque c'est Saint-Nicolas qui t'as conseillé ! *(Skrigneg)*

**TORLISTRI** [tɔr'list(r)i] [tɔr'listə] : n.m. ; Lavette

- **Ur gouilhourenn dal(v) ket un torlistri !** : Une souillon ne vaut pas une lavette ! *(Skrigneg)*

**TOR-NOÑS / TRO-NOÑS** [tər'nɔ̃:z] [trə'nɔ̃:z] : [vx. br. ***tor nos*** ; ***tronnos*** 1499] n.m ; (le) Lendemain

**An tro-noñs** [ɑ̃ntrə'nɔ̃:z-s] : Le lendemain *(Lannedern)*

- **Gwareg-ar-glô-beus d'an abard'hê-noñs, glô bras, gurun ha luc'hed d'an tor-noñs** : Arc-en-ciel après une pluie diluvienne tard dans la soirée, grosse pluie, tonnerre et éclairs le lendemain *(An Uhelgoat)*

**TORPILHAÑ** [tɔr'piʎə] : vb. ; Torpiller

**Gwech-ell, ma pa deg taol-gwen(an) vis(e) torpilh(et) un' 'vid kaoud mel** : Autrefois, si tu avais dix essaims d'abeilles tu en torpillais une pour avoir du miel *(Kleden)*

**TORRER** ['tɔrər] : [***torrer*** 1633] n.m. (pl. **-ien** ['tɔrɛrjən]) ; Briseur (de) / Casseur (de)

- **Torrer pennou tousseged** : hum. Agriculteur (mot-à-mot : Casseur de têtes de crapauds, cf. **Troc'her-buzhug**) *(Plouïe)*

**TORRIÑ / TERRIÑ** ['tɔrə] [tɔ:r] [tɔ:j] [tɛ:j] : [***teriff*** 1499] vb. ; Casser / Briser / Défricher / Enfreindre

✗ *m. comp.* : ***pal-torriñ-douar***

**Torret ar lañs** : Cassé (-e) dans son élan *(Plouïe)* ; **Torret é ar mailh !** : Le maillon est cassé ! *(Skrigneg)* ; **An oaled oa mein ha noa torret gwal e gein** : L'âtre était en pierre ça lui avait cassé la colonne vertébrale *(Kergrist)* ; **Un doukenn zo ur lestr ugent litr, laket ba ur baner kuit da dorriñ ar gwer, laket vé dour pe chistr barzh, pe traou ar mo(d)-se** : Une dame-jeanne est une bonbonne de vingt litres, mise dans un panier afin d'éviter de casser le verre, on y met de l'eau ou du cidre ou d'autres choses comme ça *(Plouïe)* ; **Deut da beteg ar gras torret** : Venu jusqu'à la croix cassée *(Berrien)* ; **Med vïen ket lesket da douch daoñ re kad owen mije torret anèañ** : Mais on ne me laissait pas trop le toucher de peur que je le casse *(Skrigneg)* ; **Med diwoul, kar ahe gis-se é torret dindan** : Mais attention car là c'est cassé en dessous *(Berrien)* ; **Gis oa-hi torriñ koat ene d'ober tan hag neus laret din mond ba'n ti ha neus diskouêt din (e)vid deg liur** : Vu qu'elle y cassait du bois pour faire du feu elle m'a dit d'aller dans la maison et elle m'a montré pour dix francs *(Sant-Hern)* ; **Vïou, ar re-se zo re dorret** : Des œufs, ce sont des cassés *(Lannedern)* ; **Ur bal-bech da dorriñ ar jardin** : Une bêche pour défricher le jardin *(Lannedern)* ; **Hag e werenn vé gwel bapred ma'hat ba maner ar Rusquec, med torret é-hi !** : Et on voit probablement toujours sa vasque au manoir du Rusquec mais, elle est cassée ! *(Landelo)* ; **Torr(iñ) ma lunedou a rin ahe (a-)benn (ar) fin** : Là je vais finir par casser mes lunettes *(Plonee)* ; **Pleg(añ) p(e)t(r)am to(rr)iñ ! Ma blegi ket dorri ! Sete ar mod-se...** : Plier ou casser ! Si tu ne plies pas tu casses ! Voilà... *(Plonee)* ; **Torret heus an aegou** : Tu as cassé le pas de vis *(Poullaouen)* ; **Ha' tàe pouls war'nê ar mod-s(e), glas hag ar re-h(e) oa sol(ud), ar re-h(e) dorrent ket 'nê** : Des germes poussaient comme ça, bleus et ils étaient solides, ils ne cassaient pas *(Speied)*

- **Ar low(e)llanig lar : « Dir ! Dir ! Dir ! Pan na dorr »** : Le roitelet dit : « Acier ! Acier ! Acier ! Puisque ça ne casse » *(Kleden)*
- **Hanter-dorret** : À moitié cassé (-e) ; **Gad ur vouezh hanter-dorret** : D'une voix à moitié cassée *(An Uhelgoat)*
- **Mond da dorriñ ar c'horn-butun** : Aller au casse-pipe ; **Med oa ket grav a-walc'h, goud(e)-se na keuñ lar ma vije bet grav, oa ket bet (ne)med pemzete ba'n ospital ha renket dond en-dro da dorriñ 'r c'horn-butun !** : Mais ce n'était pas assez grave, ensuite il regrettait que ce n'eut pas été grave, il n'avait été qu'une quinzaine à l'hôpital et fallait retourner au casse-pipe ! *(An Uhelgoat)*
- **Pal torriñ douar** : Bêche *(Plonee)* (cf. **Pal-beg**)
- **Torriñ an toas** : Casser la pâte ; **Torriñ an toas, oh ! An dra-he ràe labour 'è, oh ya !** : Casser la pâte, oh ! Ça donnait aussi du travail, oh oui ! *(Ponvel)*

- **Torr ar vazh-youd** : Faire faillite ; **Torret é ar vazh-youd** : Il a fait faillite *(Plouïe)*
- **Torr e har** : Se casser la jambe ; **Gou(de)-se ma gwas oa 'n-om laket da ev(añ), heñ na bet torret e har** : Ensuite mon mari se mit à boire, il s'était cassé la jambe *(Plonee)* ; **Gwel a rañw 'han't 'ha mond war hezh ! Ma heus ket c'hoant da derriñ da har…** : Je te vois bien monter dessus ! Si tu veux te casser la jambe… *(Skrigneg)*
- **Torret é an eskern** : Le col de l'utérus est dilaté (m.-à-m. cassés sont les os) ; **'Benn vé torret 'n eskern** : Quand le col de l'utérus est dilaté *(Laz)*
- **Torr(iñ) e hoûg da *ub.*** ; Briser la nuque de *qqn.* ; **Me voa ur plac'h deus ar c'hampagn ha moa lâet ar lapin, torre(t) e hoûg dèoñ ha goud(e)-se tennou ar lag(ad)ou (e)vid ar gwad d'hond d'an traoñ** : J'étais une fille de la campagne et j'avais tué le lapin, lui avais brisé la nuque et ensuite enlevé les yeux pour que le sang se répande *(Sant-Wazheg)*
- **Torriñ e naon** : Casser sa faim ; **Med dé dorriñ hon naon ha' brenemp ha vis(e) boutikou deus ar re-s(e)… Ur brïochen vis(e) prenet** : Mais pour casser notre faim, nous en achetions, il y avait des boutiques de celles-là… On achetait une brioche *(Kergloff)*
- **Torr(iñ) e sec'hed** : Casser sa soif / Étancher sa soif ; **Ur bann'h chistr evin da dorr ma sec'hed** : Je boirais bien un coup de cidre pour casser ma soif *(Berrien)* ; **Heñw na gall lak anèi da zigoueo dre ene ablame da dorriñ e sec'hed !** : Et il put la faire arriver par là pour étancher sa soif *(Landelo)*
- **Torriñ-hawreg** : Défricher un guéret à la houe ; **Torriñ-hawreg vise laret pe vise troiet an douar-lann ! Vise red drailhañ 'nê ga an trañch goude** : Défricher le guéret se disait lorsqu'on labourait de la terre d'ajonc ! Il fallait après le couper à la houe *(Ponvel)* ; **Bet meus bet klêt ma yontr lared pé 'h ee da dorriñ-hawreg, pé 'h ee da dorriñ an douar kozh ga an treñch, a-wichou nïe laezh kowled, med heñw oa laosk heñ !** : J'ai entendu mon père dire que lorsqu'il allait défricher un guéret à la houe, lorsqu'il allait défricher la vieille terre à la houe, parfois il avait du lait caillé, mais c'était léger hein ! *(Ponvel)*
- **Torr(iñ) ur lêsenn** : Enfreindre une loi, un code ; **Torret peus ar lêsenn a ma laret dit !** : Tu as enfreint la règle que je t'avais dictée ! *(Berrien)*

**TORR-PENN** [tɔr'pɛn] : n.m. (pl. **torriou-penn** [tɔrju'pɛn]) ; Casse-pieds

**Hezh so un torr-penn !** : C'est un casse pied ! *(Skrigneg)* ; **Ma-kas torr-rer ha torr-penn azhpenn !** : Espèce de casse-pieds !!! *(Plouïe)*

**TORR-REWR** [tɔr'rɛːr] : n.m. (pl. **torriou-re(w)r** [tɔrju'rɛːr]) ; Casse-couilles

**Ma-kas torr-rer ha torr-penn azhpenn !** : Espèce de casse-pieds !!! *(Plouïe)*

**TORSADIÑ** [tɔr'sɑːdə] : vb. ; Torsader

**Torsadet vijent ha trôet, vije gwraet ur skloum gante** : Ils étaient torsadés et tournés, on faisait un nœud avec eux *(Skrigneg)*

**TORT / TEURT** [tɔrt] [tørt] : [***tort*** 1632] ad. & n.m. ; Bossu

**Toud an dud ouïe o(be)r ur gavot, kosh-ha-yowank, kamm-ha-tort** : Tout le monde savait faire une gavotte, vieux et jeunes, boiteux et bossus *(Skrigneg)*

**TORTISSAÑ** [tɔr'tisə] : [***tortiçza*** 1732] vb. ; Tortiller

**'N-om dortissañ 'vel ur viskoulenn** : Se tortiller comme une chenille *(Poullaouen)*

**TORTU** ['tɔrty] : n.m ; Tortue

**Ar mouss bihen zo amañ o hond dé zispak e goli ha zo ur c'hi, ur gwlesker, hemañ é an tortu** : Le petit enfant est ici en train de déballer son colis, et il y a un chien, une grenouille, celle-ci c'est la tortue *(Laz)*

**TORTÜIAÑ** [tɔr'tyjə] : vb. ; Torturer

**Ma zamm penn oa tortüiet toud ga'n trubuilh oa bet** : Ma pauvre tête était toute torturée par le trouble qu'il y eût *(An Uhelgoat)*

**TORZH** [tɔrz-s] : [vx. br. ***torth*** ; ***torz*** 1499] n.f. (pl. **torjou** ['tɔrʒu] **torchou** ['tɔrʃu]) ; Tourte / Miche

**Ba Karnoed oa bet gwerzhet 'e plass ar vèred powr (e)vi(d) un dorzh** : Il fut également vendu à Carnoët le pauvre cimetière pour une miche (de pain) *(Ponvel)* ; **An de war-lerc'h vintin neuhe vïe gwraet an toas, neu'n vïe mesket mad ha vïe gwraet diw dorzh** : Alors le lendemain matin on faisait la pâte, alors on mélangeait bien et on faisait deux tourtes *(Lokmarïa)* ; **Diw dorzh vije, sete vije un' jomeè, an heñi-all vïe tenn(et) hag vïe laket war penn an daol hag vïe laket an dourbi en-dro daoñ** : Il y avait deux miches, donc une restait, l'autre était enlevé et on la mettait sur le bout de la table et on l'entourait d'un napperon *(Lokmarïa)* ; **Oy ! Ur mell torzh pevarzeg lur !** : Oh ! Une énorme tourte de quatorze livres ! *(Pleiben)* ; **Benn chechañ an dorzh deuh a lost ar vorn, a-wichou pise brêet 'nèi** : Avant de tirer la tourte du fond du four, parfois tu l'avais défoncée *(Ponvel)*

- **Bara rewr-dorzh** : (du) Pain ayant une baisure au talon (partie d'un pain mal cuit à cause de deux pains qui se touchent, cf. le baiser du boulanger) ; **Un tamm bar' rèr-dorzh, 'benn vé 'n tammig tu *faible*, n'é ket poazh-mat** : Un peu de pain ayant une baisure au talon, quand c'est un petit peu le côté faible, il n'est pas bien cuit *(Laz)*
- **Torzh-vara** ['tɔ̀rz'vɑːra] (pl. **torjou-bara** ['tɔ̀rʒu'bɑːra] **torchou-bar(a)** ['tɔ̀rʃu'bɑːra]) : Miche de pain ; **Peus kime mond da horiñ ar vorn ha poêt barzh beb diw dorzh-vara d'ar re-he !** : Tu n'as qu'à chauffer le four et cuis-y deux miches de pains pour chacun d'entre eux ! *(Plonee)* ; **Ha roiñ an dorzhou-bara dê da zebiñ** : Et leur donner

les miches de pain à manger *(Plonee)* ; **Ar re-s(e) vis(e) tomm(e)t ha vïe gwraet un dorzh-var' dé lakad ba b(e)-lec'h vise bet ar billig** : On les chauffait et on faisait une miche de pain pour mettre là où avait été la billig *(Sant-Wazheg)* ; **Pugur ma pije ur ferm bras vije daw o(be)r bar(a), pegement torchou-bar(a) !** : Puisque si tu avais une grande ferme il fallait du pain, tellement de tourtes ! *(Pleiben)* ; **An dra-he ree mé sad 'barzh komañs ga'n dorzh-var(a), vïe gwraet ar groas war he gorr(e)** : Mon père faisait ça avant de commencer la miche de pain, on faisait (le signe de) croix dessus *(Sant-Wazheg)*

**TORZHELL / TORJELL / TORTELL** ['tɔr(z/ʒ)əl] ['tɔrtəl] : [***torzell*** 1633] n.f. (pl. **-ou** [tɔr'(z/ʒ)ɛlu] [tɔr'tɛlu]) ; Serrure

✗ *cf.* : ***alc'hwe, dor, loked, morailh***

**Torret i alc'ho ba'n dorjell** : Sa clef est cassée dans la serrure *(Poullaouen)* ; **An dorjellou vijè re-goat** : Les serrures étaient en bois *(Poullaouen)* ; **Ba'n dortell (e)ma an alc'ho** : La clef est dans la serrure *(Skrigneg)*

**TOSSENN** ['tɔsən] : [***tossen*** 1716] n.f. (pl. **-ou** [tɔ'sɛnu]) ; Colline / Tertre

**TOSSER** ['tɔsɛr] : [***toser*** 1931] n.m. (pl. **-ou** [tɔ'sɛːru]) ; Dossière (cf. **BANK-TOSSER**)

**Un tosser 'h ee war i gein daoñ** : On lui mettait une dossière sur le dos *(Skrigneg)* ; **Ur juvendrïerenn dindan e gof hag un tosser war e gein** : Une sous-ventrière sous le ventre, et une dossière sur le dos *(Skrigneg)* ; **Kolierou, ur bass hag ur c'hulier, un tosser hag ur j(o)u(v)and(e)nn...** : Des colliers, une sellette d'attelage et un avaloir, une dossière et une sous-ventrière *(Skrigneg)*

**TOST** [tɔs-t] : [***tost*** 1499] ad. ; Près / Proche / Presque / & Près de ses sous

**Aet é tost da greis-te** : Il est presque midi *(Plouïe)* ; **Pé oan tos(t), vïen ket kasset !** : Vu que j'étais proche, on ne m'amenait pas ! *(Brennilis)* ; **Sell beb-hi(ni) 'h ee d'ar vil(in) dostañ daoñ !** : Chacun allait donc au moulin le plus proche ! *(Skrigneg)* ; **Ar prosses oa ket echou c'hoazh, fei tost tri-c'hant bla war-lerc'h** : Le procès n'était pas encore fini, ma foi près de trois cents ans après *(Landelo)* ; **Kaseg Veurzh, hounnezh a droc'h tost (ar yeot)** : Le vent d'est de Mars coupe (l'herbe) près du sol *(Plouïe)* ; **Tost ar glô** : La pluie est proche *(Plouïe)* ; **Pe oad é ? Tost da zow-ugent** : Quel âge a-t-il ? Proche de la quarantaine *(Plouïe)* ; **Pigur gwech-all an dud 'h ee tost d'ar loned (e)n-ur horo (a)nê** : Puisque autrefois les gens se rapprochaient des animaux en les trayant *(Sant-Wazheg)* ; **Bet so tost da bevar mil, tri mil eizh-kant hag un dra bennaket so bet** : Il y a eu près de quatre mille, il y a eu à peu de chose près trois mille huit cent *(Skrigneg)* ; **Ha tost d'an tan, ba korn ar c'hogn !** : Et près du feu, au coin du feu *(Berrien)* ; **Hag ar bern plous oa tost-tre d'an tïer, sete mamp owen la vije aet an tan deus ar bern plous ba'n ti** : Et le tas de paille était très proche des maisons, nous avions donc peur que le feu passe du tas de paille à la maison *(Plouïe)* ; **Gwelet meus ha joñjet meus deus ur prosses ha' oa ba'r Pennity, tost du-mañ** : J'ai vu et je me rappelle d'un procès qui se déroulait à Pennity, près de chez moi *(Ponvel)* ; **Pet(r)amant n'é ket me zo mad ? Tost a-walc'h oñ daoñ ? Klê(d) a res 'ha(n)on ? Dikôniñ ra ?** : Ou-bien c'est moi qui ne suis pas bien ? J'en suis assez proche ? Tu m'entends ? Ça déconne ? *(Plourac'h)* ; **Med an dra-he oa tost da Lennon dija hag vise ket kaoseet 'e memes-mod 'vel ba-kreis Plonee** : Mais c'était déjà proche de Lennon et on ne parlait pas comme au centre de Plonévez-du-Faou *(Lannedern)* ; **(A-)benn oan-int digoueet tost dèoñ, na sortï(et) i direnn hag i vin-tan ha tan dê !** : Quand ils arrivèrent près de lui il sortit son briquet et sa pierre à feu et il fit feu ! *(Kleden)* ; **Coat Leau oa ur c'hilometr deus ar bourk ha tostoc'h mond war-dro(a)d d'ar skol** : Coat Leau est à un kilomètre du bourg et plus proche pour aller à l'école à pied *(Lokarn)* ; **Pegur zo tost da dregont c'hoarïou disnéñvel !** : Puisqu'il y a près de trente jeux différents ! *(Skrigneg)* ; **Ur mis so tost amañ, ahe é bet yin, sete pé vé yin an amzer 'ha beñ teuont ket maes ar mod-se 'è** : Il y a proche d'un mois de ça, là il a fait froid, donc quand le temps est froid ben ils ne sortent pas comme ça non-plus *(Skrigneg)* ; **Med pelloc'h oa ! Tostoc'h oa mond da Voutrac'h** : Mais c'était plus loin ! C'était plus proche d'aller à Boutrac'h *(Sant-Wazheg)* ; **Ar verc'h, ur verc'h a da hag a vije ba Pennaroz, pegur oa tostoc'h dèi mond d'ar skol 'vi(d) an-hin(i) oa deus Quillivel** : La fille, elle avait une fille qui était à Pennaroz, puisque c'était plus proche pour elle pour aller à l'école que ce n'était de Quillivel *(Skrigneg)*

- **Ar re-dostañ** : Les plus proches (dans l'espace) ; **Da roiñ d'ar re dostañ vije gwraet ha goud(e)-se hègn, pa lahegn o heñi, ràe un tamm demp-ni** : Pour donner aux plus proches *(Berrien)*
- **Be e(rr)o tost ar marw daoñ** : Être au seuil de la mort ; **Hemañ ma'hat zo e(rr)o tost ar marw daoñ, n'ey ket pell kin** : Il est probablement au seuil de la mort, il n'ira plus très loin *(Skrigneg)*
- **Mond tost da** : Se rapprocher de (sens propre) / Être presque ; **Aet é tost da greis-te** : Il est presque midi *(Plouïe)* ; **Pigur gwech-all an dud 'h ee tost d'ar loned (e)n-ur horo (a)nê** : Puisque autrefois les gens se rapprochaient des animaux en les trayant *(Sant-Wazheg)* ; **N'es ket tost d'an diot-se !** : Ne t'approche pas de cet idiot *(Poullaouen)*
- **Tost da se** : Pratiquement ; **Wei ! Ur serten oad, matrehen pemp pe c'hwec'h la ha tr(i)-ugent deja pe tost da se** : Holala ! Un certain âge, peut-être soixante-cinq soixante-six ans déjà ou pratiquement *(Plourac'h)*
- ***Zo*** **erro tost amañ bremañ** : Se rapproche maintenant (pour une date) ; **Voar goal(a)-goañw zo e(rr)o tost am(añ) brem(añ) : An devezh kentañ mis-tu !** : La foire de la Toussaint se rapproche maintenant : Le premier jour du mois de novembre ! *(Kareis)*

**TOSTAAD** [tos'tɑːd-t] : [***tostahat*** 1632] vb. ; (s') Approcher / (se) Rapprocher

**Tostaad a ra deus tregont la** : Il approche de la trentaine *(Plouïe)* ; **Koked toud med pa vé tosteet dê, ar re-he haloup (a-)raog** : Tous des coqs mais lorsqu'on les approche, ils s'enfuient en courant *(Plourac'h)* ; **Be zo lod deus ar baotred d'ar mar(e) oan yowank 'e na dosteent ket deus ar merc'hed na nintra e-bed, med pé vijent mew neuhe vijent press d'ond assames gate** : Certains des garçons à l'époque quand j'étais jeune n'approchaient pas des filles ni rien, mais lorsqu'ils étaient saouls alors ils étaient pressés d'aller avec elles *(Plouïe)* ; **Ar plac'h renke**

**taped un tamm partoud heñ ! Koulz tenn(añ) patat(e)s, pe 'h eren ed, petram 'vid cherrañ ed vïe daw dê mond war ar voudenn dé dostaad (a)nê** : La femme devait presque tout faire hein ! Autant tirer les patates, ou lier le blé, autrement pour ramasser le blé il fallait qu'elles aillent sur le gerbier pour les rapprocher *(Kleden)* ; **Tammou moussed vis(e) wechou 'choukour 'è tostaad an horzennou ha un' vis(e) ba an tu-raog neu'n 'chet 'nê war an daol** : Quelques gamins aidaient aussi parfois à rapprocher les gerbes, il y en avait alors un à l'avant qui les jeter sur la table (de séparation) *(Ponvel)*

**TOSTADENN** [tɔs'tɑːdən] : [***tostadenn*** 1992] n.f. (pl. **-ou** [tɔsta'dɛnu]) ; Personne avare / Radin

**Pe-sort tostadenn !** : Quel radin ! *(Poullaouen)*

**TOSTENNAÑ / TOASTENNAÑ** [tɔs'tɛnə] [twas'tɛnə] : [***tostenna*** 1732] vb. ; (faire) Frire / Rôtir (du pain)

- *syn.* : ***fritañ***
- **Bara tostennet** : (du) Pain perdu / De la rôtie ; **Un tamm toas-galetes ahe, passeet ba'r bêlon, sukr, memes ga'n toas d'ar re-s(e), vé gwraet bar' toastennet, un tamm bar(a) kozh, passeet ba'n toas ha passeet ba'r bêlon gou(de)-se, un dister sukr** : Un peu de pâte à galettes là, qu'on passe dans la poêle, du sucre, même avec de la pâte de celles-là, on fait du pain perdu, un peu de vieux pain, qu'on passe dans la pâte et qu'on passe ensuite dans la poêle, un brin de sucre *(Laz)*

**TOUCH / TOUCHED** [tuʃ] ['tuʃəd-t] : [***touch*** 1630] vb. ; Conduire (une bête) / Toucher

◆ Conduire (une bête) ; **Ur vazh 'vid touch ar saout** : Un bâton pour conduire les vaches *(Poullaouen)* ; **Me zo bet alïes touch(ed) ar chô, vis(e) daw mond dé douched** : J'ai souvent conduit le cheval, il fallait aller conduire *(Kergloff)*

◆ Toucher ; **Ha na touchet e foñs e droad** : Et il avait touché la plante de son pied *(Skrigneg)* ; **Vij(e) ket emm da douched dê...** : Ce n'était pas nécessaire de les toucher *(Skrigneg)* ; **Hag a ni, pa oamp e(rr)i didouched** : Et nous, lorsque nous étions devenus plus grands *(Skrigneg)* ; **Ah ! Me(d) oa ket droed da douch d'i gontell** : Ah ! Mais on n'avait pas le droit de toucher à son couteau *(Skrigneg)* ; **Pa ket droad da douch deus un awal !** : Tu n'avais même pas le droit de toucher à une pomme ! *(Plonee)* ; **Ah na ket ! Ah nann, hezh douche lon (e-)bed** : Ah non ! Ah non, aucune bête n'y touchait *(Ponvel)* ; **Ha voa laret dèoñ pass touch d'ar veunteun 'n mod e-bed !** : Et on lui dit de ne pas toucher la fontaine en aucune manière ! *(Plonee)* ; **Med vïen ket lesket da douch daoñ re kad owen mije torret anèañ** : Mais on ne me laissait pas trop le toucher de peur que je le casse *(Skrigneg)* ; **Hè heurte ar plous, d'an tan da ze(v)iñ ha (e)vid pass touch d'an heñi-all** : Ils poussaient la paille, pour que le feu brûle et pour ne pas toucher l'autre *(Speied)* ; **Ahe oa ket droad da douched dit goud(e) ! Toud a viches lesket d'o(be)r !** : Là on n'avait pas le droit de te toucher ! On ne laissait tout faire ! *(Skrigneg)* ; **Bremañ ! Goude oa avalou ba-tre treid ar re-yowank douchont ket 'nê kin, nann** : De nos jours ! Bien qu'il y ait des pommes entre les pieds des jeunes, ils ne les touchent plus, non *(Ponvel)* ; **Ha an heñi vije e(rr)o d(a) zigentañ ba ar penn hag a gall(e) touch d'an heñi-ell, heñ honee** : Et celui qui arrivait en premier au bout et qui pouvait toucher l'autre, il gagnait *(Duod)* ; **Kar an dra-m(añ) zo ur matier memes-tra stank, houzoc'h walc'h ha pa douches daoñ é tomm !** : Car c'est quand-même une matière solide, vous savez bien, et lorsque tu la touches c'est chaud ! *(Skrigneg)* ; **Ar bod-panal vïe korn an oaled ! Sete ar mod-se... Med oh ! Meus ket bet droad da douched dèi** : Le martinet se trouvait au coin du feu ! Voilà... Mais oh ! Je n'ai pas eu le droit de la toucher *(Plonee)* ; **Ah ya ! Pell-zo, ya ! Ma re-me 'n-im douch ar c'haol bremañ ! Ha sell ma bet poan 'touariñ 'nê hañ !** : Ah oui ! Il y a longtemps, oui ! Les miennes (patates) ont maintenant les fanes qui se touchent ! Et donc j'avais eu du mal à les buter hein ! *(Plonee)* ; **Ba'r mar(e)-te an dud oagn ket pinvig heñ ! Vevegn deus ar pezh a douchegn, beb su(zhu)n** : À cette époque les gens n'étaient pas riches hein ! Ils vivaient de ce qu'ils touchaient, chaque semaine *(Karnod)* ; **Oa ket ka(v)et, ar c'heuneud, oa ket droad da douch deuhoute ! Ar c'heuneud a oa war ar fermachou** : On ne trouvait pas, les branchages, on n'avait pas le droit d'y toucher ! Les branchages étaient sur les fermes *(Brennilis)* ; **Ha bram 'bénn yee ar fermer kuit war-lerc'h, beñ reñkè reïñ ar memes kont, deus ar mod nis(e) touchet-heñw, eh beñ oa daw dèoñ reïñ 'n-dro petram(a)nt vïe daw pêo an difer's** : Et parce que quand le fermier partait ensuite, ben il devait donner le même compte, selon ce qu'il avait touché, eh ben il lui fallait donner en retour ou-bien il devait payer la différence *(Sant-Wazheg)*

**TOUCHANT** ['tuʃən] : [***touchant*** 1659] ad. ; Bientôt / Sous peu (cf. **BREMAÑ-TOUCHANT**)

**TOUCHENN / TUCHENN** ['tuʃən] ['tyʃən] : [***touchenn*** 1723] n.f. (pl. **-ou** [tu'ʃɛnu] [ty'ʃɛnu]) ; Touche de fouet

**Ha 'benn peus gwraet an dra-s(e) eh beñ dap ar fouet hag un duchenn d'a(r) marc'h ha « Hei ! »** : Et avant que tu aies fait ça eh ben tu prends le fouet et la touche de fouet au cheval et « Hue ! » *(Kleden)*

**TOUCHER** ['tuʃər] : [***toucher*** 1921] n.m. (pl. **-ien** [tu'ʃɛrjən]) ; Cocher / Jockey / Pers. qui conduit le cheval au labour

**Ur c'hazh evel un toucher-keseg war-gein ur c'hi** : Un chat comme un jockey sur le dos d'un chien *(Poullaouen)*

**TOUD** [tud-t] : [***tout*** 1519] conj. (placé avant et après) / ad. ; Tous (toutes) / Bien (beaucoup)

**Toud a neus deb(et) ar greun !** : Il a mangé absolument toutes les graines ! *(Poullaouen)* ; **Aet da zespugn e ganetennou toud** : Il est parti ramasser toutes ses billes *(Plonee)* ; **Rampet toud war ar gador** : Les jambes bien écartées sur la chaise *(Plonee)* ; **Evid ar wech toud** : Depuis toujours (mot-à-mot : Pour la fois toute) ; **Toud ar gwe zo bet pilet** : On a abattu tous les arbres *(Plouïe)* ; **Me teu a-benn deuhoute toud** : Je viens à bout de tous ceux-là *(Berrien)* ; **Hezh vank tou'n traou daoñ** : Il veut tout pour lui *(Plouïe)* ; **Ur plass oa bep tu neu'n evel ar c'hadoriou-kowess ba toud, ba an ilisou-toud neuhe** : Il y avait donc un emplacement de chaque côté comme tous les confessionnaux dans toutes les églises *(Lokmarïa)* ; **Toud ar re-all a'h ee 'e** : Tous les autres allaient

également *(Plouïe)* ; **Med pezh oa oa laket toud ba'h un torch nouet** : Me tout ce qu'il y avait fut mis dans un balluchon *(Skrigneg)* ; **Mi ma blije ar mignañ toud din-me** : Ce qui me plaisait le plus *(Plouïe)* ; **Ar fweskenn oa ar mignañ (a) gig toud barzh** : C'est dans la fesse qu'on trouvait le plus de viande *(Plouïe)* ; **Toud ar mell rec'her zo ba ene** : Toutes les roches énormes qui sont là-bas *(Landelo)* ; **An heñi oa é hond da sevel da zigentañ toud** : Celle qu'il allait construire au tout départ *(Landelo)* ; **Douar mad evid toud** : De la terre bonne pour tout *(Plouïe)* ; **Ar gwellañ feurmou toud oa etre o-dow** : Les meilleures de toutes les fermes étaient entre eux deux *(Plouïe)* ; **Oy goulskoude me meus bet gwelet toud an dra-he ha 'houzon papred** : Oh pourtant j'ai eu vu tout ça, et je le sais encore *(Plouïe)* ; **Ba Uhelgoat oa toud tud yowank ar c'hanton** : Il y avait tous les jeunes du canton à Huelgoat *(Plouïe)* ; **Goulskoude me oar houzh a-walc'h toud ya** : Pourtant je la connais pratiquement en entier (la chanson) *(Plouïe)* ; **Pegur ouïe toud** : Puisqu'il savait tout *(Landelo)* ; **Cherret oa toud** : Tout était fermé *(Plouïe)* ; **Setu (e)ma toud din-me** : Voilà tout m'appartient *(An Uhelgoat)* ; **Mis-ar-voennou oa bet ar glô 'pad ar mis-toud** : Il a plu pendant tout le mois de juillet *(Plouïe)* ; **Ase (e)ma toud ? – Ya, ya, ase (e)ma toud** : Est-ce là tout ? – Oui, oui, c'est tout *(Kleden)* ; **An dra-he vije laket d'an traou-toud ahe** : On mettait ça pour tout là *(Skrigneg)* ; **Pé oa digoret ar vorn, poazh ar bara toud** : Lorsqu'on ouvrit le four, tout le pain était cuit *(Plonee)* ; **Med ar re-s(e) oa bet red kass (a)nê da Gemper toud** : Mais il fallut envoyer tout ça à Quimper *(Plouïe)* ; **(Ha)g e-se ra ket droug-droug da dou'n dud (iv)è** : Et donc ça ne fait pas de mal à tout le monde non-plus *(Skrigneg)* ; **Med oa ket toud !** : Mais ce n'était pas tout ! *(Kleden)* ; **Ahe oa ket droad da douched dit goud(e) ! Toud a viches lesket d'o(be)r !** : Là on n'avait pas le droit de te toucher ! On ne laissait tout faire ! *(Skrigneg)* ; **Ha toud mé arc'hant, ar pezh houneen, zigassen toud-toud d'ar gêr, toud d'ar gêr !** : Et tout mon argent, ce que je gagnais, je envoyais absolument tout à la maison, tout à la maison ! *(Ar C'hastell-Ne)*

- **A-dreus-toud** : À travers champs ; **Aet oan da Gêrwan 'dreus-toud** : J'étais allé à Kêrwan à travers champs *(Laz)*
- **A-dreus-toud !** : Séance tenante ! / Sur-le-champ ; **'Dreus-toud !** : Sur-le-champ ! *(Lannedern)*
- **Ar gwellañ toud é** : Le mieux c'est ; **Ar gwellañ toud é pé vêgn berr** : Le mieux c'est quand ils sont courts *(Skrigneg)*
- **Be deuh ar vounnissañ toud** : Être des plus rapides ; **Matre'n oamp ket deuh ar vounnissañ toud, med ar pezh vije gwraet vije gwraet mad ha braw da glosou !** : Nous n'étions peut-être pas des plus rapides, mais ce qui était fait était bien fait et facile à enclore ! *(Pluskelleg)*
- **Be *udb.* toud** : Être couvert (-e) de *qqchose* ; **An troad-all oa ket gwelc'het oa kime tei(l) toud** : L'autre pied n'était pas lavé il était couvert de fumier *(Skrigneg)*
- **Deus toud ha vorz petra** : De tout et de rien ; **Ma gaosees ket gantañ deus toud ha vorz petra** : Si tu ne lui parles pas de tout et de rien *(Plourac'h)*
- **Fin toud** : Au final ; **Klass goûd pe-sort heñi é an heñi lar vis(e) lared ar brassañ heñi 'vid lak an dud da c'hoarzhin fin toud !** : Chercher à savoir lequel est celui qui disait la plus grosse (connerie) pour faire rire les gens au final *(Speied)*
- **Ha-toud** : Et tout ; **Kalz reier zo bet drailhet d'ober tïer, ilisou ha-toud** : Beaucoup de rochers ont été détruits pour faire des maisons, des églises y compris *(An Uhelgoat)* ; **Ma vé daw añgaj erc'hent mod-se, houarnañ (a)nê ha-toud** : S'il faut engager de l'argent comme ça, les ferrer et tout *(Karnod)*
- **In toud** : En tout ; **Oh ! In toud 'tre ar re-vihen hag ar re-vras !** : Oh ! En tout entre les petits et les grands ! *(Skrigneg)*
- **Ka(s)i-toud** : Quasiment tout (tous) ; **Kasi-toud a ree un dra mennaket** : Quasiment tout le monde faisait quelque chose *(Plouïe)* ; **Dalc'h-mad ! Toud ! Ha mamm ree hi blant hi-hun ka(s)i-toud, plij a ree dèi o(be)r** : Constamment ! Tout ! Ma mère faisait quasiment tous ses plants elle-même, elle aimait faire *(Pluskelleg)*
- **Ober toud** : Tout faire ; **Ar c'habiten a ree toud** : Le capitaine faisait tout *(Lokmarïa)* ; **Ar plac'h reñke o(be)r toud, labourad ga'r c'heseg** : C'était la femme qui devait tout faire, travailler avec les chevaux *(Berrien)*
- **Randemant-toud** : Illico-presto ; **Ha randemant-toud !** : Et illico-presto ! *(Lannedern)*
- **Ru toud** : Tout rouge ; **Mé sad oa e(rr)o ru toud, poazh !** : Mon père était devenu tout rouge, cuit ! *(Speied)*
- **Sell ahe toud** : Voilà tout ; **Eo ! Passeal a ragn di-rag da weled ha neuhe d'o(be)r fent, sell ahe toud...** : Si ! Ils passent devant pour voir et alors se moquer, voilà tout... *(Poullaouen)*
- **Set' ahe toud** : Voilà tout ; **Ur wich pe diw, set' ahe toud !** : Une ou deux fois, voilà tout ! *(Skrigneg)*
- **Toud an dra-s(e)** : Tout ça ; **Toud an dra-s(e) na digasset (a)nèoñ da zond war i gis da wel(e)d Louïs** : Tout ça le ramena sur ses pas pour voir Louis *(Kleden)*
- **Toud (ar) pezh a** : Tout ce (que, qui / dont) ; **Be zo re-all ha' gred toud ar pezh a glêont** : Il y en a d'autres qui croient tout ce qu'ils entendent *(Plouïe)* ; **Ar person ree toud pezh vise d'ober** : Le recteur faisait tout ce qu'il y avait à faire *(Lokmarïa)* ; **Malañ ed, gwinizh, kerc'h ha toud ar pezh vise emm** : Moudre des céréales, du blé, de l'avoine et tout ce qui était nécessaire *(Berrien)*
- **Toud toud (toud) a ra** : Il fait vraiment tout ; **Ha toud toud a ree** : Et il faisait vraiment tout *(Lokmarïa)*
- **Un tamm a doud** : Un peu de tout ; **Me bose brik hag un tamm a doud !** : Je posais des briques et un peu de tout ! *(Skrigneg)* ; **Ha gis-se lennen ha' vroden ha' un tamm a doud !** : Et comme ça je lisais et je brodais et un peu de tout ! *(Kallag)* ; **Bah ! Beñ un tamm a doud ! Un tamm a doud, ya-ya-ya !** : Eh bien ! Ben un peu de tout ! Un peu de tout, oui-oui-oui ! *(Skrigneg)*
- **War doud** : Pour tout ; **Ahe ouïon ket tre penoñs (e)mañ kont war doud** : Là je ne sais pas exactement comment ça se passe pour tout *(Plourac'h)*

**TOUD** [tud-t] : [***toud*** 1992] n.m. (pl. **-ed** ['tu:ded-t]) ; Hibou / (& son du hululement du hibou) (cf. **TOUDER**)

**Ha mé dantin, oh, diw wech ar su(h)un ga(v)e un toud, pé 'h ee dre ar chumin', hag (a) jomeè wa(r) e dreid, war-greis an oal(ed)** : Et ma tante, oh, elle trouvait deux fois par semaine un hibou, lorsqu'il allait par la cheminée, qui restait sur ses pattes, en plein centre de l'âtre *(Kleden)* ; **Doc'h an noñs ziskenne ha ree-heñw**

**« Toud ! Toud ! »** : Il descendait la nuit ma foi et il faisait « Toud ! Toud ! » (son du hululement du hibou) *(Kleden)* ; **Neu'n ma choñj(e)t lar an toud oa (e)vid un dra m(e)nneked war (a)n oale(d)** : Je pensai alors que le hibou y était pour quelque chose sur l'âtre *(Kleden)* ; **Dowlagad dèoñ gis plazeier, streufed ya, dowlagad toud** : Il a des yeux comme des plats, exorbités oui, des yeux de hibou *(Laz)*

➢ **Penn-toud** : Personne peu loquace ; **Penn-toud ya, 'n heñi na gaosev ket** : Quelqu'un de peu loquace oui, celui qui ne parle pas *(Kleden)*

**TOUD-AR-JEU** [tudə'ʒøː] : loc. ad. ; (et) Tout le tintouin

**Bon bremañ pé 'h ees da kost ar Faoued toud-ar-jeu ahe ouïon ket tre penoñs (e)mañ kont war doud** : Bon maintenant quand tu vas du côté du Faouet et tout le tintouin là je ne sais pas exactement comment ça se passe pour tout *(Plourac'h)* ; **Med (e)vid mond war an tu-eneb toud-ar-jeu ha toud an traou-se, ahe neugn kemed mond da zañsal d'ar C'hastell-Neve, Dardoup !** : Mais pour aller en sens inverse et tout le tintouin, là ils n'ont qu'à aller danser à Châteauneuf-du-Faou, en Dardoup ! *(Plourac'h)* ; **Goud(e) no gwraet ar pajou toud-ar-jeu, ur moman ho ha (e)n-em ga(v)o** : Après qu'il eut réalisé les pas et tout le tintouin, il viendra un moment où il se trouvera *(Plourac'h)* ; **Koulz (e)vel musissianed, (e)vel kanerien toud-ar-jeu a ouïe kano, ouïe ar meusik** : Comme les musiciens, les chanteurs et tout le tintouin savaient chanter, connaissaient la musique *(Plourac'h)* ; **Aet dé wel(e)d ar medissin ha toud-ar-jeu hag ar medissin tàe ket benn dé bareiañ 'nê** : Partis voir le médecin et tout le tintouin et le médecin n'arrivait pas à les guérir *(Kleden)*

**TOUDER** ['tuːdɛr] : n.m. (pl. **-ed** [tu'dɛːrəd-t]) ; Hibou (cf. **TOUD**)

**TOUESK** [tusk] : prép. ; Parmi (cf. **E-TOUESK**)

**TOUF** [tuf] : [***touf*** 1992] n.m. ; Renfermé et humide (odeur)

**C'hwezh an touf** : Odeur de renfermé *(Plouïe)*

**TOUFAD** ['tufəd-t] : [***toufad*** 1970] n.m. (pl. **-ou** [tu'fɑːdu]) ; Touffe (de)

**Gad un toufad-panal troc'het a-fetepañs (e)vid se** : Avec une touffe de genêt coupée délibérément pour ça *(An Uhelgoat)* ; **Am(añ) oa ket keme(nt)-se hant-hes(k), ba'r prazeier ah(e) oa un toufad, an dra-h(e) zo un tammig gis bron 'è** : Il n'y avait pas tant que ça de laîche, dans les prairies là il y avait une touffe, c'est aussi un petit peu comme du jonc *(Laz)*

**TOUFAÑ** ['tufə] : [***toufa*** 1924] vb. ; Prendre l'odeur et le goût de moisi (de renfermé)

✗ *cf.* : ***louedañ***

➢ **C'hwezh toufet** : Odeur de renfermé ; **Un afenn zo kentoc'h c'hwezh toufet, louedet 'è ma peus c'hoant** : Une « afenn » c'est plutôt une odeur de renfermé, moisi aussi si tu veux *(Laz)*

**TOUFENN** ['tufən] : [***toufenn*** 1992] n.f. (pl. **-ou** [tu'fɛnu]) ; Fondrière

**Un doufenn, tomm (a)bominab** : Une fondrière, extrêmement chaude *(Poullaouen)*

**TOUFOUILHEG** [tu'fuʎəg-k] : [***toufoulieg*** 1992] n.m. (pl. **-ed** [tufu'ʎeːgəd-t]) ; Rondouillard / Grassouillet

**Sell 'ta, pe-seurt toufouilheg zo 'hond ga'n hent ahe !** : Regarde l'autre comment il est rondouillard ! *(Plouïe)*

**TOUGN** [tuɲ] : [***touing*** 1633] ad. ; Pointu (-e)

**Hemañ neus ur fri tougn** : Il a un nez pointu *(Plouïe)* ; **Oagn ket kreus, ar mo(d)-se oa an dent : Rond ar mo(d)-se, me(d) tougn, ur beg-tougn nagn** : Elles n'étaient pas creuses, les dents étaient comme ça : De forme arrondie comme ça, mais pointues, elles avaient un bout pointu *(Skrigneg)*

**TOUIÑ** ['tui] : [***toeaff*** 1499] vb. ; Jurer

**'Douin ket kin** : Je ne jurerai plus *(Mael-Pestivien)* ; **Me mije touet a-walc'h lar me grede ma me n'echen ket gwech e-bed ba avionou** : J'aurais pourtant juré que je croyais ne jamais aller dans des avions *(Skrigneg)*

**TOUKENN** ['tukən] : [***toukenn*** 1948] n.f. (pl. **-ou** [tu'kɛnu]) ; Dame-Jeanne (récipient en verre de 20L)

**Un doukenn zo ur lestr ugent litr, laket ba ur baner kuit da dorriñ ar gwer, laket vé dour pe chistr barzh, pe traou ar mo(d)-se** : Une dame-jeanne est une bonbonne de vingt litres, mise dans un panier afin d'éviter de casser le verre, on y met de l'eau ou du cidre ou d'autres choses comme ça *(Plouïe)*

**TOULJUST / TOUJUST** [tu(l)ʒyst] : ad. ; Tout juste

**Touljust naw mis** : Tout juste neuf mois *(Berrien)* ; **Toujust ma gallent o(be)r 'vid ar familh...** : C'est tout juste s'ils pouvaient le faire pour la famille... *(Ar Fouillez)* ; **Neugn bet touljust an amzer da sortio deus an ti ha oè an tan ba'n ti** : Ils ont tout juste eu le temps de sortir de la maison que le feu avait pris dans la maison *(Kergrist)* ; **Oh ! Toujust ma oa aet ba i retred, yao ! Aet oa-heñw ba i retred** : Oh ! Tout juste s'il était avait pris sa retraite, si ! Il avait pris sa retraite *(Laz)* ; **Lesket vise ar silzig dow zevezh matrehe, tri de touljust, pegur ar re-he zisec'h** : On laissait les saucisses peut-être deux journées, tout juste trois jours, puisque elles se dessèchent *(Kolloreg)* ; **Dindan trivec'h la zo a-peu-prè dow-c'hant toujust matresse** : En deçà de dix-huit ans il y a peut-être à-peu-près

tout juste deux cent *(Skrigneg)* ; **Toujust ma na drailhet ur c'hard kordenn-goat** : C'est tout juste s'il avait haché le quart d'une corde de bois *(Landelo)* ; **N'añw ket d(é) lar(e)d doc'h, toujust nise-heñw amzer d'ond dé gost(e) ar harzh ha oa e(rr)o-heñw (e)vel un nàer d'ond ba'r harzh** : Je ne vais pas vous dire, il avait tout juste eu le temps d'aller à côté d'un taillis et il arriva comme une vipère allant au taillis *(Kleden)* ; **Lod anê zo formet partoud deja, e(rr)i prest dé veañ ru goud(e) emaint maes hag ar re-all è beñ toujust (e)maint in fleur** : Certains d'entre eux sont déjà formés partout, presque rouges alors qu'ils sont dehors et les autres aussi ben c'est tout juste s'ils sont en fleurs *(Skrigneg)* ; **Ha oa ket fritet vïou keme(nt)-se, (ne)med matrehe oa fritet toujust beb (a) zow vi dê ha oa ket kalz tra !** : On ne faisait pas tant que ça d'omelette, si ce n'est peut-être tout juste deux œufs à chacun, ce n'était pas grand-chose ! *(Skrigneg)*

**TOULL** [tul] : [vx. br. ***tull*** ; ***toull*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['tulu] **-iou** ['tulju] ['tuʎu]) ; Trou (tous sens) / Entrée / Orifice / Fosse d'inhumation & apposé Percé (-e) / **TOULLIG** : Petit trou / Petite entrée

**Ur vantell hir leun a doullou** : Un long manteau plein de trous *(An Uhelgoat)* ; **Ha oa (e)n-om ga'et di-rag toull ar prospital** : Et il se retrouva devant l'entrée du presbytère *(Skrigneg)* ; **Owen mamp la vije bet chomet un' bennaket ba un toull bennaket** : Nous avions peur que quelqu'un se soit (caché) dans un trou *(Plouïe)* ; **Ur gastolorenn-doull** : Une casserole percée *(Poullaouen)* ; **Daw (v)o dorn(ad) ar gwinizh venoñs, pugur zo un toull** : Il faudra battre le blé aujourd'hui, puisqu'il y a un trou *(Plouïe)* ; **Ar c'heseg neus un toull, an dra-h(e) zo aes, fentus a-walc'h hañ** : Les chevaux ont un trou, c'est facile, c'est assez marrant hein *(Skrigneg)* ; **Ar c'horbilhar oa ba toull an ilis (é) hortes dond maes** : Le corbillard attendait dehors à la porte de l'église *(Kergrist)* ; **Ar vranell vije passeet ba'n toull** : On passait le taquet dans le trou *(Berrien)* ; **Da gouel ar Chandelour, ma vise gwelet an heol 'kreis-tre an diw overenn 'h ee ar lous rukul-kàer ba i doull** : Le jour de la Chandeleur, si on voyait le soleil juste entre les deux messes le blaireau partait à reculons dans son terrier *(Lokarn)* ; **Ale amañ zo un' da lakad ba'n toull (a)darre ! Ablame d'ar boesson c'hoazh !** : Allez ici il y en a encore un qu'on va mettre au trou ! Encore à cause de l'alcool ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Hag a ree kem(ed) un tamm toull da ziskenn barzh ah(e) ha da zebiñ ar greun** : Il ne faisait qu'un petit trou pour descendre là à l'intérieur et pour manger les graines *(Poullaouen)* ; **Ha goud(e)-se ur mouss 'è, pedam un dèn deut, ma sè(v)e e doull d'an nec'h : Sè(v)et neus e gabow !** : Et ensuite un môme également, ou bien une personne avancée en âge, s'il levait son cul vers le haut : Il a levé son postérieur ! *(Laz)* ; **Med ur wis kozh mo(d)-se oh vé ket ken braw-se da gomandiñ hag an toull oa ket bras-bras !** : Mais une vielle truie comme ça oh ce n'est pas si facile à commander et le trou n'était pas très grand ! *(Ponvel)* ; **Kalz kavoiou zo brem(añ), brem(añ) vé ket laket kalz ba toull(ou) kin (e)vel vije gwraet a-raog, brem(añ) vé kavoiou 'houzeh a-walc'h** : Il y a maintenant beaucoup de caveaux, on ne met plus beaucoup dans des fosses comme on faisait avant, maintenant il y a les caveaux tu sais bien *(Skrigneg)* ; **Kar ga beg ar morzhol-tôer vije gwraet an toull ha vije laket an tach ba'n toull-se neuhe goud(e) neuhe hag a vije poset war an dôenn** : Car on faisait le trou avec le bout du marteau de couvreur et après on mettait alors le clou dans ce trou et on posait sur le toit *(Skrigneg)* ; **Pé oa aet ba'n toull (e)n-om ga(v)e an heñi-gozh gantoñ ba'n toull** : Lorsqu'il alla dans le trou il y rencontra la vieille *(Landelo)* ; **Houzh neus un toull fall, houzh neus ket bet bugwal(e)** : Elle a un mauvais orifice, elle n'a pas eu d'enfants *(Speied)* ; **Yeo ! Un toull ba'r c'hreis da lakad un tamm amann barzh** : Si ! Un trou au milieu pour y mettre un peu de beurre *(Lokmarïa)* ; **Un toull dizro** : Un trou isolé *(An Uhelgoat)* ; **An tam(ou)es, an heñi finnañ-toud v(o)a, an heñi bihannañ gan ar foñs toullou spilhenn, nitra kin, hezh v(o)a (e)vid tamouesañ pé vije gwraet youd-arsiled !** : Le tamis, c'était le plus fin de tous, le plus petit avec le fond en trous d'épingle, que dalle, c'était pour tamiser lorsqu'on faisait de la bouillie d'avoine ! *(Pleiben)* ; **Mo(r)tet ma c'hi ba e doull** : Mon chien est resté inanimé dans son trou *(Pleiben)* ; **Ga ur broch-keuneud meus gwraet toullou ba'n douar 'vid treusplantañ ar pitrabes ru** : Munis d'une brindille j'ai fait des trous dans la terre pour repiquer les betteraves rouges *(Plouïe)* ; **An dra-s(e) oa koat ! Ha vise gwraet toullou barzh ha lak(et) ar reionou barzh, ase ha d'ond am(añ)** : C'était du bois ! On y faisait des trous et on y mettait les rayons, là pour aller ici *(Kareis)*

- **Botenn-doull** : Botte percée ; **Me meus bet gwraet toud ar sêson-maïs, pugur ma flastret ur bes-troad, ga ur votenn-doull, pugur oa ken koéñvet-all ma bes-troad !** : J'ai fait toute la saison de maïs, puisque je m'étais écrasé un orteil, chaussé d'une botte trouée, puisque mon orteil était si enflé ! *(Lannedern)*
- **Brammad uhelloc'h 'vid e doull** : Péter plus haut que son cul ; **Hem(añ) zo 'klask brammad uhelloc'h 'vid e doull** : Il cherche à péter plus haut que son cul *(Laz)*
- **Ema ket ba toull-an-nor** : Ce n'est pas la porte à côté ; **Daw é kaoud choñj lar (e)mêr war ar maes ! (E)ma ket ar skoul ba toull-an-nor ! An nourriss (e)ma-i ket ba toull-an-nor !** : Il faut se rappeler qu'on est à la campagne ! L'école, ce n'est pas la porte à côté ! La nourrice, ce n'est pas la porte d'à côté ! *(Lannedern)*
- **Gwenneg-toull** : Ancienne pièce trouée ; **Heñ neus ket ur gwenneg-toull barzh foñs e hodellou** : Il n'a pas un radis en poche *(Skrigneg)*
- **Kac'had uhelloc'h 'vid e doull** : Péter plus haut que son cul (m.-à-m. chier plus...) ; **Hem(añ) zo 'klask kac'had uhelloc'h 'vid e doull** : Il cherche à péter plus haut que son cul *(Laz)*
- **Karg-i-doull** : Boit-sans-soif ; **Ma vïe mew alïes vïe laret karg-i-doull, hezh so ur c'harg-i-doull** : S'il était souvent saoul on disait boit-sans-soif, c'est un boit-sans-soif *(Poullaouen)* ; **Ar bombocher hag ar c'harg-i-doull, ya** : Le fêtard et le boit-sans-soif, oui *(Poullaouen)* ; **Ur c'harg-e-doull !** : Un bois-sans-soif ! *(Plouïe)*
- **Kass d'an toull** : Amener à la fosse d'inhumation ; **'H añw di gass (a)naoñ d'i doull** : Je vais l'amener à la fosse d'inhumation *(Skrigneg)*
- **Ridell-toull** : Un crible percé / Qqn qui ne sait pas garder un secret ; **Deus an heñi a oa ket gouest da zelc'hel ur sekred vise laret : Hezh zo ur ridell-toull** : De celui qui était incapable de garder un secret on disait : C'est un « crible percé » *(Plouïe)*
- **Taol an traou ba'n toull bras** : S'en mettre plein la panse ; **'Benn-neuh(e) vïe taol(et) an traou ba'n toull bras** : Pour-lors on s'en mettait plein la panse *(Laz)*
- **Toull an diaoul** : La grotte du diable (lieu) *(An Uhelgoat)*

- **Toull-an-ilis** : (l') Entrée de l'église ; **Chomet ba toull-an-ilis (a)hann tàe ar person da glésk 'han(o)h d'ond ba'n ilis ! Ah ya ! Mi zo bet ar mo(d)-se heñ ! Pé é bet ma zri 'è** : Vous restiez à l'entrée de l'église d'ici à ce que le prêtre ne vint vous chercher pour aller dans l'église ! Ah oui ! J'ai été comme ça hein ! Lorsque j'ai eu aussi mes trois (enfants) *(Lokarn)*
- **Toull-an-nor** : Pas de (la) porte / Entrée d'un bâtiment ; **Ba toull-an-nor** : Au pas de la porte *(Plouïe)* ; **Ba toull e zor** : Au pas de sa porte *(Skrigneg)* ; **Ma ket ba toull-an-nor (e)vel-kent** : En tout cas elle n'est pas au pas de la porte *(Berrien)* ; **Ha na gwelet anèoñ ba-tal toull-an-nor ha na laret d'an otro** : Et elle le vit face au pas de la porte et dit au monsieur *(Landelo)* ; **Med da ho'tos é Yvonne oa toull-an-noñr ! Pudur oa ket bet digoret an noñr ! Oa ket 'vid mond ba'h 'n ti !** : Mais en attendant c'était Yvonne qui était au pas de la porte ! Puisqu'on ne lui ouvrit pas la porte ! Elle ne pouvait renter dans la maison ! *(Skrigneg)*
- **Toull an ti-vorn** : L'entrée du fournil ; **Ha lak ar meveien da ziwall (a)naoñ ga'r vusilh ba toull an ti-vorn** : Les valets sont placés pour le surveiller armés d'un fusil à l'entrée du fournil *(Plonee)*
- **Toull ar berw** : Le bouillon / Le meilleur d'un bouillon *(Poullaouen)*
- **Toull ar bont** : La bonde (le trou rond pour le bouchon de barrique, tonneau) ; **Ha deut er maes deus dre doull ar bont** : Et sorti par la bonde *(Skrigneg)*
- **Toull ar leur** : L'entrée de l'aire ; **Ha heñ nôa ket gwel(et) lar ar gard oa 'tiwoull 'nèoñ neuhe, ha heñw lake lassou, ha heñ nôa lakeet ur lass ba-di(nd)an ar glwed ba toull ar leur !** : Et il ne vit pas que le garde le surveillait alors, et il mettait des collets, il mit un collet sous barrière à l'entrée de l'aire ! *(Laz)*
- **Toull ar sac'had-buhe** : Orifice de la matrice *(Plouïe)*
- **Toull-gwer** : Dépotoir de verrerie ; **Oa ket traou prenet ! Me meus choñj ba Kerdent, lec'h oan bihen, 'h eemp ba'n toull-gwer** : Il n'y avait pas de trucs achetés ! Je me rappelle qu'à Kerdent, là où j'étais petite, nous allions dans le dépotoir de verrerie *(Berrien)* ; **Toull-gwer, ya : Pa dorres ur volenn pe un assïed vije chetet toud ba un amplassamant dreñw an ti pe dreñw ur c'harr ha ni 'h ee da furikal an dra-he da dap brawigou da c'hoa(r)i ti bihen** : Dépotoir de verrerie, oui : Lorsque tu cassais un bol ou une assiette, on jetait tout dans un emplacement derrière la maison, ou derrière une charrette et nous nous allions fureter pour y choper des jouets pour jouer à la dînette *(Berrien)*
- **Toull-karr** : Entrée de champ ; **Ur stouv evid stouvo an toull-karr** : Une barrière rudimentaire pour boucher l'entrée du champ *(Kergrist)* ; **Frankaad an toull-karr** : Agrandir l'entrée du champ *(Plouïe)* ; **Goulskoude a dremenent ba an toull-karr war an hent, ah med n'eegn ket barzh !** : Elles passaient pourtant dans l'entrée de champ sur la route, mais elles n'y entraient pas ! *(Sant-Nigouden)* ; **Me(d) nom daole un delienn ba'n toull-karr, ba'r c'hreier vïe gwraet 'è, ba'n oto, bennïañ ar beus** : Mais nous jetions une feuille dans l'entrée du champ, on le faisait aussi dans les crèches, dans la voiture, bénir le buis *(Laz)* ; **Me(d) an dow doull-karr d'ond ba lanneg-heñ hag hom hañi-mimp, oa kemed treus ar harzh 'trise 'ziwar an hent-pras !** : Mais les deux entrées de champs pour aller dans sa lande et la nôtre, il n'y avait entre elles qu'à traverser le talus à partir de la grand-route ! *(Sant-Nigouden)*
- **Toull-mengl(euñ)** : Puits de mine ; **Ba'n toull-mengl(euñ) (e)ma** : Il est dans le puits de mine *(An Uhelgoat)* ; **Taol (a)naoñ ba bord ar c'hleuñ, ba'n toull-mengl(euñ) ahe** : Jette-le au bord du talus, dans le puits de mine là *(Plonee)*
- **Toull-min** : Puits de mine ; **Un devezh oa digoueet tud d'o(be)r toullou-min ba'r parkeier** : Un jour des gens sont arrivés pour faire des puits de mines dans les champs *(Poullaouen)*
- **Toull-obu(s)** : Trou d'obus ; **Ha hañw i-hun oa bet chom(e)t pad an de toud ba un toull-obu(s) ga un' marw tal i gichenn !** : Et lui-même était resté dans toute une journée dans un trou d'obus avec un mort à ses côtés *(An Uhelgoat)*
- **Toull-preness** : Bord de fenêtre ; **Chilowerien ha' 'h a da jilou ba'h toull-preness un' mennañket, pe toull-an-nor un' bennañket** : Des indiscrets qui vont écouter aux fenêtres ou aux portes *(Skrigneg)*
- **Toull-preñw** : Trou fait par un ver ; **Toullou-preñw zo ba'r patates** : Il y a des trous de ver dans les patates *(Plouïe)*
- **Toullig fall** : Trou pourri / Coin paumé ; **An dow fallañ toullig** : Les deux pires trous pourris *(An Uhelgoat)*
- **Us(añ) ar gordenn ga'n toull** : Faire faillite / Tirer le diable par la queue *(Plouïe)*

**TOULL-KEUNEUD** [tul'kœ̃:n(ə)d-t] : [***toull-keuneud*** 1931] n.m. ; Bûcher (endroit où l'on met le bois à brûler)

**Lak 'nê ba'n toull-keun(eu)d vé ket gol-aes** : Ce n'est pas très facile de les mettre dans le bûcher *(Laz)*

**TOULLAD / TOULLED** ['tuləd-t] ['tulɛd-t] : [***toullad*** 1732] n.m. ; Pas mal de / Quantité moyenne de / Portion de ; **UN TOULLADIG** [tu'lɑ:dig-k] : n.m. ; Quelques / Petite portion de

**Kalz a dud, un toullad plantennou** : Beaucoup de monde, pas mal de plantes *(Sant-Nigouden)* ; **Preparet oa un tamm amann, un toullad vïou pezh a oa** : On préparait un peu de beurre, ce qu'il y avait d'œufs *(Skrigneg)* ; **Sè mond da serred un toullad da gass ganimp** : Aller donc ramasser pas mal de plantes pour que nous rapportions *(Sant-Nigouden)* ; **Desseriou vije ket gwal doullad, nann** : Il n'y avait pas beaucoup de desserts, non *(Plourac'h)* ; **Houm(añ) a lare na bet un toullad mat a vugale 'è** : Elle disait qu'elle avait eu aussi pas mal d'enfants *(Skrigneg)* ; **Un toullad hanochennou, troc'het braw ha faoutet mad ga Yann** : Une quantité moyenne de tronçons de bois, bien coupés et bien fendus par Yann *(Skrigneg)* ; **Kass un toullad horzennou keuneud dèi** : Lui apporter quelques fagots de bois *(Poullaouen)* ; **Kutuilh un toulladig klor pis** : Ramasser quelques gousses de pois *(Poullaouen)* ; **Un toulled avalo** : Quelques pommes *(Plourac'h)* ; **Hag un toullad patates oa 'e** : Et il y avait aussi une portion de patates *(Skrigneg)* ; **Gwraet meus un toullad mat porcherïou** : J'ai fait pas mal de porcheries *(Lokarn)* ; **Damai 'n-om gavo un toullad kañfarted ahe da charr koat diñ** : Tout à l'heure pas mal de gaillards vont se retrouver là à charroyer du bois pour moi *(Skrigneg)* ; **I(n)t(e)rrojiñ un toullad hailhoned** : Interroger une bande de vauriens *(Poullaouen)* ; **Ha ma ket bet (ne)med un toullad** : Je n'avais eu qu'une portion *(Skrigneg)* ;

**Fourmet a vêr, houzoh walc'h, pudur pa vé surtoud un toullad tud ! Neuhe 'n-om vankes** : On est émotionné, vous savez bien, puisque surtout quand il y a pas mal de gens ! Alors tu te plantes *(Skrigneg)* ; **Ga un deurkes vihen, hezh na bet ostilhou, oa rôet un toullad-ostilhou daoñ** : Avec une petite tenaille, il avait eu des outils, on lui avait donné pas mal d'outils *(Skrigneg)* ; **Ba'r feurm oa eizh beuc'h-laezh, pider gaseg, pe(va)r be-moc'h hag un toullad loueou, un toull(a)d koeliou, un tamm bihen ed** : Il y avait dans la ferme huit vaches laitières, quatre juments, quatre cochons, quelques veaux, quelques taureaux, un petit peu de blé *(Lokarn)* ; **Deut oa ur groc'hen(e)nn war-horr(e) ha hete vïe daw diwall da doull' ar groc'hen(e)nn** : Une membrane se forma à la surface, il fallait donc faire attention de ne pas percer la membrane *(Brennilis)* ; **Hag an trojennou vije tennet maes a-peu-prè toud, vije ket miret, kar 'hend-ell vije dern ha' vïent ket pell lak un toull(ad) trojou barzh ha se ree ur pezh vagodenn duzhtu ha pounner !** : Et on enlevait a-peu-près tous les troncs, on ne gardait pas, car sinon certains n'étaient pas longs à y mettre quelques troncs et ça faisait de suite un gros fagot et lourd ! *(Pluskelleg)*

**TOULLAÑ** ['tulə] : [***toullaff*** 1499] vb. ; Trouer / Percer / Former (nids de poule) / Enterrer

**Matrehe oa toull(e)t i hodillou** : Peut-être ses poches étaient-elles trouées *(Skrigneg)* ; **Frèget ha toullet ar bach ga'r logod !** : La bâche déchirée et trouée par les souris ! *(Plouïe)* ; **Ah ! Pé vïent toullet a-wechou matrehe** : Ah ! Peut-être parfois lorsqu'elles étaient percées *(Brennilis)* ; **Toullet anê toud ha laket (a)nê braw ba'r vouest en-dro ha lak anê ba o blass** : Elle les troua tous et les remit bien dans la boîte et le remit à leur place *(Sant-Hern)* ; **Toullet vise ar vazh dre ahe his-se** : On perçait le bâton par là-même *(Plouïe)* ; **Toullet neizhou-yér barzh ar lorzi douar** : Des nids de poule formés sur le sol de terre battue *(Poullaouen)* ; **Hag hi da gerc'had ur spilhenn ha toull (a)nê toud** : Elle prit une épingle et les troua tous *(Sant-Hern)* ; **Sete oa toullet hañw ba-lec'h oa-hañw koueet** : On l'enterra donc là où il tomba *(Landelo)* ; **Med red vije toull anê hag hadlakad ene ga tachou-tôer, pevar santimetr** : Mais il fallait les percer et les remettre là avec des clous de couvreur, quatre centimètres *(Skrigneg)* ; **Me(d) ar veterinèr a reche, me meus ket bet toullet hi(ni) (e-)be(d) hañ !** : Mais c'était le vétérinaire qui faisait, moi je n'en ai jamais percé aucune hein ! *(Skrigneg)* ; **Pa vije goret, memes me meus bet gwel(e)t barzh du-mañ a teue ar vetrinèr da doullañ o goûg ahe pé vije re gor hag ablamed daoñ da zond-maes, da ziskargañ !** : Lorsque c'était purulent, j'ai même vu le vétérinaire qui venait chez moi pour leur percer le cou lorsqu'il y avait trop de pus afin qu'il sorte, qu'il se décharge ! *(Skrigneg)*

**TOULL-REWR** [tul'rɛːr] : n.m. (pl. **toullou-re(w)r** [tulu'rɛːr]) ; Trou du cul

- **Hemañ a faot daoñ brammad brassoc'h evid toull e rer** : Il veut péter plus haut que son cul (mot-à-mot : … plus grand que le…) *(Plouïe)*

**TOUPER** ['tupɛr] : [***toupard*** 1927] n.m. (pl. **-ien** [tu'pɛrjən]) ; Courtaud (râblé et résistant)

**Un touper dèn** : Une personne courtaude *(Poullaouen)*

**TOUR** [tuːr] : [***tour*** 1448] n.m. (pl. **-iou** ['turju]) : Clocher

**Hag ene voa un ilis ha' voa un tour war'nèi** : Et là il y avait une église qui possédait un clocher *(Plonee)* ; **Hag (e)mon da lakad stoup en-dro d'ar vazhoulenn ba an tour, en-dro d'ar c'hloc'h, mo(d)-se n'o ket klêt son(añ) !** : Et je vais mettre de l'étoupe autour du battant dans le clocher, autour de la cloche, comme ça on ne l'entendra plus sonner ! *(Plonee)* ; **Hag an tour deuh an ilis oa lemm d'an ampoent-te !** : Et à cette époque-là le clocher de l'église était pointu *(Landelo)*

- **Bras 'vel (un tour / tour Landelo)** : Grand comme (un clocher / le clocher de Landeleau) *(Kolloreg)*
- **Tour bras Pleiben, kloc'h bras Braspar** : Le grand clocher de Pleyben, la grande cloche de Braspars (exercice d'élocution, souvent on finit par dire « **kaoc'h bras Braspar** : la grande merde de Braspars ») *(Laz)*

**TOURBIERENN** [tur'bjɛːrən] : n.f. (pl. **-ou** [turbjɛ'rɛnu]) ; Tourbière

**Amañ oa oa tourbierennou tre kichenn kêr am(añ)** : C'était ici qu'il y avait des tourbières juste à côté du village ici *(Brennilis)* ; **Tennañ mouded ba'n dourbierenn zo kaoud ba'h ar yun ahe, tre war-lerc'h Forhan** : Extraire la tourbe dans la tourbière qui se trouve vers dans le marais, juste après Forhan *(Brennilis)* ; **D'ar c'hont de Kergueven oa, an dourbierenn oa dèoñ ! Hoñzh oa bet esploatet pad ar bresel pevarzeg hag an dra-he oa un dachenn, med an dra-he oa bras !** : C'était au comte de Kergueven, la tourbière était à lui ! Elle fut exploitée pendant la guerre quatorze et c'était un terrain, mais c'était grand ! *(Brennilis)*

**TOURC'H** [turx-h] : [gaul. ***turcos*** ; vx. br. ***torch*** ; ***tourch*** 1499] n.m. ; Verrat

✗ *cf.* : ***gwis, hoc'h, moc'h***

**Ba Gourin dé wel(ed) un ni din oa drailhet e gar daoñ ga un tourc'h** : À Gourin pour voir un de mes neveux qui avait la jambe déchiquetée par un verrat *(Kleden)* ; **Hag goud(e)-se neuhe a oamp bet weled un tourc'h, ya hag a ree c'hwec'h-kant liur !** : Et alors ensuite nous étions allés voir un verrat, oui et qui faisait six cents livres ! *(Skrigneg)*

**TOURC'HAD / TEURC'HAD** ['turhəd-t] ['tørhəd-t] : [***tourc'hañ*** 1927] vb. ; Fouir / Fouiller sans délicatesse

**'Teurc'had (e)ma'ñw, teurc'had douar** : Il fouit, fouir la terre *(Plouïe)* ; **Memes ur c'hi, a-wechou vé tiskrapad, 'houzoh walc'h, (e)vid taped gôed pe traou ar mod-se ba'r park, 'teurc'had (e)ma'ñw war ar go** : Même un chien, parfois il creuse, tu sais bien, pour attraper des taupes ou des choses comme ça dans le champ, il fouit les taupes *(Plouïe)* ; **Teurc'had an dilhad ba'n armel** : Fouiller les vêtements sans délicatesse dans l'armoire *(Plouïe)*

**TOURC'HELLAD / TEURC'HELLAD** [tur'hɛləd-t] [tør'hɛləd-t] : [***toriellat*** 1904] vb. ; Fouir (pour un cochon)

**TOURC'HELLER / TEURC'HELLER** [tur'hɛlər] [tør'hɛlər] : [***turieller*** 1927] n.m. ; Personne qui fouit grossièrement

➢ **Teurc'heller-douar** : Mauvais paysan ; **N'é keme un teurc'heller-douar** : Ce n'est qu'un fouisseur de terre *(Plouïe)*

**TOURC'HER / TEURC'HER** ['turhər] ['tørhər] : n.m. ; Fouisseur

➢ **Teurc'her-douar** : Paysan ; **Hag alïes vije laret 'e, pe-sort micher (e)ma hezh 'h o(be)r ?! Meus ket gwelet hezh 'n hent gwech e-bed ! Un teurc'her-douar lar oa-heñw 'e** : Et souvent on disait aussi, quel métier fait-il ?! Je ne l'ai jamais vu en route ! C'était également un paysan *(Plouïe)*

**TOURIGELLAD** [turi'gɛləd-t] : vb. ; Dansoter

**Tourigella(d) ree ma botes war an dour** : Ma chaussure dansotait sur l'eau *(An Uhelgoat)*

**TOURIST** [turist] : [***tourist*** 1970] n.m. (pl. **-ed** [tu'ristəd-t]) ; Touriste

**Ma ! Souet(añ) a rañw lar tèy touristed ar bla-mañ !** : Eh bien ! Je souhaite que les touristes viennent cette année ! *(Plourac'h)* ; **Ba-lec'h zibark toud an touristed preñsipal 'e ba'n Amerik** : Là où tous les touristes principaux débarquent également en Amérique *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Nessesser kaoud dour (e)vid an douristed teu vakañchou deuh an hañw** : Indispensable d'avoir de l'eau pour les touristes qui viennent en vacances l'été *(Poullaouen)* ; **Matresse an touristed vo brawoc'h dê sirkulañ ba'r vro, keit-ha teuy ket an nàer(e)d da lammad dê ga o divisker !** : Peut-être qu'il sera plus facile pour les touristes de circuler dans le coin, tant que les vipères ne viendront pas leur mordre les jambes ! *(Lannedern)*

**TOURMANTAÑ** [tur'mɑ̃ntə] : [***tourmantaff*** 1499] vb. ; Tourmenter

**Tourmantet oa ma spered ga'r joñj-se** : Mon esprit était tourmenté par cette idée-là *(An Uhelgoat)*

**TOURNÉ** [tur'ne] : n.m. ; Tournée (& raclée)

**Mod-all un tourne war ar barros (e)vi(d) an Tosser, deus Berrien 'è** : Autrement une tournée sur la commune pour Tosser, de Berrien également *(Skrigneg)* ; **Ha na tapet 'ha(n)on maes ar press ga ma blew ha ma c'hoar ga hi blew ! Ha neu'n na ràet beb a dourné demp !** : Et il m'a pris par les cheveux hors de l'armoire et ma sœur par ses cheveux ! Et alors il nous donna à chacune une raclée ! *(Karnod)* ; **Oagn ket toud memes plass, med deg ha pe(va)r-ugent meus bet gwraet war ma dourné, deg ha pe(va)r-ugent hano-klïantou ha toud da verkañ** : Ils n'étaient pas tous au même endroit, j'ai eu fait quatre-vingt-dix sur ma tournée, quatre-vingt-dix noms de clients et tous à marquer *(Karnod)*

➢ **Plantañ un tourné da *ub.*** : Flanquer une tournée à *qqn.* ; **Me zo hond da blantañ un tourné doc'h !** : Je vais vous flanquer une tournée *(Landelo)*

**TOURNI** ['turni] : [***tourny*** 1632] n.f. ; Tapage

**Greis-toud oa sa(v)et un dourni ba'r park lec'h oaint** : Tout d'un coup il y eût un tapage dans le champ où ils étaient *(An Uhelgoat)* ; **Lem a vé un dourni ha pé 'n-om ga(v)es lem a vé ket an drous kin a lares : « Dâ é ! »** : Là où il y a du tapage et lorsque tu te retrouves là où il n'y a pas de bruit tu dis : « C'est agréable ! » *(Skrigneg)*

**TOURTAÑ** ['turtə] : [***tourta*** 1732] vb. ; Heurter / Jouter

**Dow vaout 'h (e)n-om dourtañ** : Deux béliers se heurtant *(Poullaouen)*

**TOUS-GWLAN** [tuz'glɑ̃:n] : n.m. ; Toison

**Me n'on ket gouest da neañ un tous-gwlan kén** : Moi je ne suis plus capable de filer une toison *(Brennilis)*

**TOUSAÑ** ['tu:zə] : [***tousaff*** 1499] vb. ; Tondre

**Pé vïe touset an dañvad !** : Lorsqu'on tondait le mouton ! *(Plonee)* ; **An dra-he vije diharzhet ha mad ! Ha touset toud ha goud(e) vije gwraet berniou ba kost ar c'hleuñ ha vijent lesket un tamm bihen da vervel ha goud(e) vije charreet an dra-he neuhe d'ar gêr da housilhañ dindan ar saout** : C'était défriché et bien ! Tout était tondu, après on faisait des tas au bord du talus, on les laissait un petit peu mourir et alors après on charroyait ça à la maison pour faire la litière sous les vaches *(Berrien)*

**TOUSSEG / TOÑSEG / TOUÑSEG** ['tu.səg-k] ['tɔ̃.səg-k] ['tũ.səg-k] : [***toucec*** 1499] n.m. (pl. **-ed** [tu'sɛ:gəd-t] **-i(d)** [tu'se:gi(d-t)] **toussigi** [tu'si:gi] **toussidig** [tu'si:dig-k] **toñsedig** [tɔ̃sɛ:dig-k]) ; Crapaud / & n.pl. Crapaudine (eczéma de la corne du cheval)

✗ *m. comp.* : ***boned-tousseg, krampouzh-tousseg*** ; & *cf.* : ***gwlesker***

◆ Crapaud ; **Ober kweg (e)vel toussegi** : Faire coua comme les crapauds *(Ar Fouillez)* ; **Ar vran a houll glô ! Hag an touñseg 'è** : La corneille demande la pluie ! Et le crapaud également *(Skrigneg)* ; **Oa ket bet ka(v)et lak un tousseg ba e vouest ?** : On ne l'avait pas trouvé mettant un crapaud dans sa boîte ? *(Kolloreg)* ; **Se zo kaos an touñseg, pa oa e(rr)o ar gontell 'n i gein a ree « wiiig ! »** : C'est pourquoi le crapaud, lorsque le couteau arriva dans son dos, il fit « wic » *(Skrigneg)* ; **Med daw é be war'nê petram 'h a toud ar c'hlor ! Hag ar vein ! Hag an toussigi ! Ba'r machin** : Mais il faut être sur elles ou bien toutes les cosses ! Et les pierres ! Et les crapauds ! Vont

dans la machine *(Brennilis)* ; **Goûd a ouïe deuh an amzer ha neuhe deuh an abard'hê pé glee an toussedig à kanañ « klounk klounk klounk ! »** : Il savait par rapport au temps, alors en fin d'après-midi lorsqu'il entendait les crapauds coasser « coa coa coa ! » *(Skrigneg)* ; **A lare un' ha na ket c'hoant lar vije glô, pedur an de war-lerc'h a'h ee d'o(be)r i voenn hag a glee an toussedig 'h o(be)r klounk klounk klounk ha oa komañset da lah(añ) anê toud** : Disait un qui ne voulait pas qu'il y ait de pluie, puisque le lendemain il allait faire son foin, il entendait les crapauds faire coa coa coa, il commença à tous les tuer *(Skrigneg)*

◆ Crapaudine ; **Toussegid, just a-walc'h, vé ba o zreig, me lar ar re-he vije red soeñgnañ 'nê, ur wich ar mis vije sellet da wel pe-naos vijent** : Ils ont de la crapaudine, justement, aux pieds, je te dis qu'il fallait les soigner, on regardait une fois par mois pour voir comment ils étaient *(Skrigneg)*

➢ **Krampouzh-touss(eg) !** ['krɑ̃pus'tusəg-k] : Champignons *(Plouïe)*

➢ **Penn-tousseg** : Tête de crapaud (insulte) ; **Te zo ur penn-toñseg ! Map-kast kov-moan !** : Tête de crapaud ! Espèce de crève-la-faim ! *(Skrigneg)*

➢ **Tok-tousseg** [tok'tusɛg-k] (pl. **tokeier-tousseg** [to'kɛjɛr'tusɛg-k]) : Champignon ; **Hemañ zo un tok-tousseg** : C'est un champignon *(Lannedern)*

➢ **Torrer pennou tousseged** : hum. Agriculteur (mot-à-mot : Casseur de têtes de crapauds, cf. **Troc'her-buzhug**) *(Plouïe)*

**TOUTAFED** [tuta'fɛd-t] : [***toutafet*** XIX[e]] ad. ; Tout à fait / Entièrement

**Memes, lakomp, re Poullaouen ahe gaoseant ket memes brezhoneg, pass toutafed** : Même, par exemple, ceux de Poullaouen ne parlent pas le même breton, pas tout à fait *(Berrien)* ; **Treus n'é ket toutafed pugwir un dèn treus so treuselleg (iv)e me(d) (e)n ur mod so !** : Il n'est pas tout à fait de travers puisque une personne de travers marche aussi les pieds de travers mais d'une certaine façon *(Ponvel)* ; **Daon ! Bolazeg (e)mañ ket pell deuh-ouemp-ni hag a gaoseont ket toutafed 'velde(mp-)ni** : Dam ! Bolazec n'est pas très éloigné de nous et pourtant ils ne parlent pas tout à fait comme nous *(Skrigneg)*

**TOWARC'H / TORC'H / TOUARC'H** ['tɔwɔrx-h] ['tɔ:rx-h] ['tu.ax-h] : [***touerch*** 1494] coll. ; Tourbe

**Mi meus gwelet ur marichal houarnañ ar rod, 'vïe laket ar rod war an dour ha vise tommet an hou(a)rn ga montig, keun(neud) ha to(wa)rc'h** [tɔ:rx-h] : J'ai vu un maréchal-ferrant ferrer une roue, on mettait la roue sur l'eau, et on chauffait le fer avec des mottes, du combustible et de la tourbe *(Berrien)* ; **Heben zo ur bal greus, houmañ zo ur bal da dennañ to(wa)rc'h** : L'autre est une bêche creuse, c'est une bêche pour extraire la tourbe *(Berrien)*

➢ **Moudenn-towarc'h** : Rectangle de tourbe *(Plouïe)*

➢ **Prad-towarc'h** : Prairie à tourbe ; **Ar reñ-he oa ar prajou-touarc'h, ar re oamp 'kontañ deusoute damaig** : C'étaient des pairies à tourbe, celles dont nous parlions tout à l'heure *(Ponvel)*

**TRA** [trɑ:] : [vx. br. ***tra***] n.m. (mais mute comme un féminin : **An dra-se**, à mentionner donc comme un n.m.) (pl. **-ou** [trɔw]) ; Chose / Objet & Acte (cf. **Ober traou** : Agir) / & Personnes / Animaux (indéfini) / **TRAIG** ['trɑ:ig-k] : Petit truc / Chose insignifiante / (**un -**) Un rien

**Ba-blassou vije gwraet an dra** : Ça se faisait par endroits *(Plouïe)* ; **Kan un draig (e)ta !** : Chante un petit truc donc ! *(An Uhelgoat)* ; **Ah an dra-he so ya ! Ya 'ha !** : Ah, il y a de cela, oui ! Ma foi, oui ! *(Skrigneg)* ; **Ha 'benn gwerc'hiñ tamm gwlan-deñved 'ta... Ma ! Me lar doc'h ! An dra-he oa un dra d'o(be)r heñ !** : Et pour laver de la laine de mouton tiens... Eh bien ! Je vous le dis ! Ça c'était une chose à faire hein ! *(Plonee)* ; **Me meus bet gwelet toud an dra-he ha 'houzon papred, med daw é daoñ dond ba ma venn** : J'ai eu vu tout ça, et je sais toujours, mais il faut que ça revienne *(Plouïe)* ; **Vis(e) ket bet traou 'vel bremañ 'ha ! Med oh ! Traou vad vis(e) !** : Il n'y aurait pas eu des choses comme maintenant ma foi ! Mais oh ! Il y a de bonnes choses ! *(Ponvel)* ; **Nin meump ket tra** : Nous n'avons rien (nous sommes en bonne santé) *(Plouïe)* ; **An dra-he meus ket bet klêt** : Ça je n'ai pas entendu *(Plouïe)* ; **Errue ket mad an traou gantoñ** : Il ne réussissait pas bien ce qu'il faisait *(Plouïe)* ; **Ar re neus traou** : Ceux qui ont des possessions *(Plouïe)* ; **Traou kailharet** : Des objets souillés *(Poullaouen)* ; **Kasi-toud a ree un dra bennaket** : Quasiment tout le monde faisait quelque chose *(Plouïe)* ; **Un dra mennag ar mod-se** : Quelque chose comme ça *(Plouïe)* ; **... Hag e vise kime an dra-he ganomp** : ... Et on ne parlait que de ça *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Lar traou dreñw an dud** : Parler dans le dos des gens / Dénigrer les gens *(Plouïe)* ; **Traou droug vije gwraet wechou** : On commettait parfois des actes malveillants *(Plouïe)* ; **Ba-blassou vise traou war an daol heleizh** : Par endroits la table était très bien garnie *(Plouïe)* ; **Med gast an traou 'h ee fall war ar maes** : Mais putain les affaires allaient mal à la campagne *(Landelo)* ; **Traou dreud** : Des bêtes maigres *(Skrigneg)* ; **Mod-all na oa ket saout ganec'h na traou ?** : Autrement vous n'aviez pas de vaches ni d'animaux ? *(Plouïe)* ; **An traou zo cheñchet toud** : Tout est différent *(Plouïe)* ; **Oaint ket traou kozh anê, nann, traou digourdi !** : Ce n'était pas de vieux animaux, non, des animaux dégourdis ! *(Plonee)* ; **N'eus ket traou-all hañ** : Il n'y a pas autre chose hein *(Lannedern)* ; **Re a draou zo war e gewr** : Il a trop de travail *(Plouïe)* ; **Hag e-se (a-)benn lar traou mod-se** : Et donc d'ici à dire des choses pareilles *(Landelo)* ; **Kalz traou vad zo barzh** : Beaucoup de bonnes choses à l'intérieur *(Plouïe)* ; **Me(d) ar re-h(e) renk kaoud traou ! Ma n'eus ket traou blij dê, ar re-h(e) teuont ket 'nê ! Ba'r c'hrow-m(añ) vé ket tapet !** : Mais il leur faut des choses ! S'il n'y a rien qui leur plaît, ils ne viennent pas ! Dans cette crèche on n'en attrape pas ! *(Laz)* ; **Ha hoñ(zh) oa ur plac'h ko(zh) chentil ! An dra-he oa !** : Et c'était une vielle femme gentille ! Ça elle l'était ! *(Skrigneg)*

➢ **An dra-he sinifi sort e-bed** : Ça n'a aucun sens (m-à-m. ça ne signifie rien du tout) ; **An dra-he oa un imbissiliterezh d'o(be)r ! Ampech ur lon-keseg da wel sklêr, sinifi sort e-bed !** : C'était d'une imbécillité de faire ça ! Empêcher un cheval de voir clair, ça n'a aucun sens ! *(Skrigneg)*

➢ **An dra-he zo** : C'est ; **Rous-nos, ya an dra-he zo just ba komañsamant an nos ma keres** : Le crépuscule, oui c'est juste à la tombée de la nuit si tu préfères *(Plouïe)*

- **An dra-he zo un dra** : C'est une chose ; **An dra-he zo un dra, ma zad, n'é ket aes da lared** : C'est une chose, mon père, qui n'est pas facile à dire *(Sant-Hern)*
- **An dra-(ho)nt** [ɑ̃n'drɑ̃n] : Ça / Cette chose-là ; **An dra-h(e) vé lar(e)t, d(a) ur bern traou vé lar(e)t an dra-'nt, oh ! Da 'n dud vé lar(e)t 'è** : On dit ça, on dit ça d'énormément de choses, oh ! On dit ça aussi des gens *(Speied)*
- **An dra-mañ an-heñi é ?!** : Ah ben c'est comme ça ?! ; **An dra-mañ an-heñi é ?! Ah beñ me e-gis-se 'h a da reñkañ o draou d'ar re-se !** : Ah ben c'est comme ça ?! Eh ben moi là je vais leur régler leurs affaires à ceux-là ! *(Sant-Hern)*
- **An dra-mañ-dra** [ɑ̃n'drɑ̃mə,drɑː] : Telle ou telle chose ; **« *Tiens* ! Me meus c'hoant da gaout an dra-mañ-dra ! » Hag a 'brenoh deuztu ha chom a rey ganoc'h c'hoazh !** : « Tiens ! Je veux telle ou telle chose ! » Et vous achèterez de suite et ça vous appartiendra ! *(Ar C'hastell-Ne)*
- **An dra-m(añ) hag an dra-(ho)n(t)** [ɑ̃n'drɑ̃magɑ̃n'drɑ̃n] : Ci et ça
- **An traou 'h a en-dro** : C'est en pleine activité ; **Toud an tïer neve zo gwraet ahe, ar re-he zo gwraet diboe tr(i)-ugent la ha pemp ha hanter-kant, beked *70* ! An traou 'h ee en-dro, paotr-kaezh !** : Toutes les maisons neuves qui sont faites là, elles le sont depuis les années soixante et cinquante-cinq, jusqu'à 70 ! C'était en pleine activité, mon pauvre ! *(Skrigneg)*
- **Ar liprañ tra d'ober** : Le plus simple à faire ; **Ma ! Ar liprañ tra meus d'o(be)r (e)vid (e)n-om zebarass deuh an den-te : Lao (a)nèoñ** : Eh bien ! Le plus simple que j'ai à faire pour me débarrasser de ce type est de le tuer *(Landelo)*
- **D'ar mod-tra + *vb. conj.*** : De la manière que ; **Ah ya ! D'ar mod-tra vïer 'h o(be)r, wechou vïemp toud 'n-im jikour (a)ssames !** : Ah oui ! De la manière qu'on faisait, parfois nous nous entraidions tous ! *(Sant-Wazheg)*
- **Dibiñ (toud) i draou** : Manger tout son capital / Faire faillite ; **Heñ é debet toud i draou !** : *(Skrigneg)* ; **'Hond da zib i draou (e)mañ** : Il est en train de faire faillite *(Skrigneg)* ; **Ha lod na debet toud o zraou mo(d)-se** : Et certains avaient complètement fait faillite comme ça *(Skrigneg)*
- **Diskrapad traou** : Brasser de l'air ; **Oa kime é tiskrapad traou** : Il ne faisait que brasser de l'air *(Plouïe)*
- **Ene zo traou ba'r lessiveus** : Là y a des économies (argent) *(Plouïe)*
- **Hag an traou da vala !** : Et c'est parti ! *(Skrigneg)*
- **Ha-traou ga *ub.*** : Accompagné d'autres choses ; **Ba du-m(añ) vis(e) laket delc'h-mad karotes ha-traou gante ha ognon** : Chez moi on mettait des carottes accompagnées d'autres choses et des ognons *(Ponvel)*
- **Gwal dra** : Sacré problème ; **An dra-he zo ur gwal dra 'ha !** : C'est c'est un sacré problème ma foi ! *(Skrigneg)*
- **Gwel(ed) petra sinifi traou** : Voir à quoi s'en tenir ; **Daw din mond dèoñ en-dro da wel petra sinifi traou !** : Il faut que je revienne à la charge pour voir à quoi m'en tenir ! *(Plonee)*
- **Kalz a dra** : Grand-chose (fig.) ; **Tud dister-tre, tud ha dalveent ket kalz a dra** : Des gens très modestes, qui ne valaient pas grand-chose *(Plouïe)* ; **Amañ (e)ma ar jerdin, oh ! Med n'é ket kalz a dra...** : Le jardin est ici, oh ! Mais ce n'est pas grand-chose... *(Plourac'h)*
- **Kalz traou / Kalz (a) draou** : Grand-chose / Beaucoup de choses ; **Vïe ket kalz traou da beuriñ** : Il n'y avait pas grand-chose à paître *(Plouïe)* ; **Kalz draou vé** : Y a plein de choses *(Skrigneg)*
- **Memes-mod tra (e)vel** : Exactement la même chose que ; **Ah ya ! Memes-mod tra (e)vel pa vé troc'het bara** : Ah oui ! Exactement la même chose que quand on coupe du pain *(Lokmarïa)*
- **Mond traou da *ub.*** : Se prendre des trucs (se faire jeter des trucs dessus) ; **Eh ! Tri pe be(va)r oa aet traou dèoñ sè !** : Eh ! Il s'était pris des trucs de trois ou quatre (gars) tiens ! *(Laz)*
- **Nag an dra-mañ hag an dra-mañ c'hoazh** : Et patati et patata ; **Hezh zo da o mod, hezh zo da o c'hlass nag an dra-mañ hag an dra-mañ c'hoa(zh)** : C'est selon leur mode, selon leur classe et patati et patata *(Plonee)*
- **N'é ket an dra-he é !** : Ce n'est pas ça ! *(Plouïe)* ; **Ah n'é ket an dra-he é** : Ce n'est pas ça *(Skrigneg)*
- **N'é ket traou da ve laret** : Ce ne sont pas des choses à dire ; **An dra-he oa ket traou da veañ laret memes-tra ! Di-raog toud an dud oa ene !** : Ce ne sont quand-même pas des choses à dire ! Devant tous les gens qui étaient présents ! *(Skrigneg)*
- **Ober traou** : Agir ; **Adrame nise gwraet traou dishéñvel deus ar re-all** : C'est parce qu'elle avait agit différemment des autres *(Plouïe)*
- **Pe un dra bennaket** : À quelque chose près ; **Ha vïe lesket eizhte bennaket pe un dra bennaket** : Et on le laissait une huitaine de jours à quelque chose près *(Ar C'hastell-Ne)*
- **Toud an dra-se** : Tout ça ; **Toud an dra-s' na digasset (a)nèoñ da zond war i gis da wel(e)d Louïs** : Tout ça le ramena sur ses pas pour voir Louis *(Kleden)*
- **Traou ar mis** : Les menstruations *(Plouïe)*
- **Traou douss** : Des douceurs ; **D'evo kafe ! Ha tàe ur voutailhad traou douss gantè : Malaga pe un dra m(e)nneg ar mo(d)-se vise géss(e)t d'ar vamm, da gomêressañ** : Pour boire un café ! Et ils apportaient une bouteille de douceurs : On apportait du Malaga ou quelque chose du genre à la mère, pour rendre visite à l'accouchée *(Lokarn)*
- **Traou gozh** : Le passé / Vieux trucs ; **An dra-he zo traou gozh** : Ça c'est le passé *(Plouïe)* ; **Pezh oa mad da gaoud traou gozh** : Ce qui était bien pour avoir des vieux trucs *(Plourac'h)* ; **Traou gozh ! Traou ha n'eint ket bet laret c'hoazh !** : Des vieux trucs ! Des trucs qui n'ont pas encore été dits ! *(Plouïe)* ; **Me n'ouzon kime(d) traou gozh toud !** : Moi je ne connais que des vieux trucs ! *(Plouïe)* ; **An traou gozh ar mod-se blij daoñ** : Les trucs anciens comme ça lui plaisent *(Skrigneg)*
- **Traou ma diwskouarn** : Appareils auditifs ; **Ur wich an amzer 'h añw 'vid traou ma diwskou(a)rn** : Une fois le temps je vais pour mes appareils auditifs *(Skrigneg)*
- **Traou ne(ve) zo gati** : Elle est enceinte *(Plouïe)* (cf. **NEVENTI**)

➢ ***vb.* + un dra mennaket** : *vb.* + quelque peu ; **Komañs a reegn da goñsiderañ (a)ha(no)mp un dra mennaket !** : Ils commençaient à nous considérer quelque peu ! *(Skrigneg)*

**TRABASSAÑ** [tra'basə] : [***trabasat*** 1876] vb. ; Tracasser / Se démener
**Trabassañ ra ar chô dihet** : Le cheval indisposé se démène *(Poullaouen)*

**TRADÜIÑ** [tra'dyːi] : vb. ; Traduire
***Marché noir* n'é ket bet tradüet !** : Marché noir n'a pas été traduit ! *(Skrigneg)*

**TRAFIK** [trafik] : [***trafic*** 1621] n.m. (pl. **-ou** [tra'fiku]) ; Trafic
**Ya hag un tammig trafik a ray neuhe** : Oui et ça fera alors un petit trafic *(Kolloreg)*

**TRAFIKAÑ** [tra'fikə] : [***trafficquaff*** 1633] vb. ; Trafiquer
**Na ket an aer da drafikañ kalz** : Il n'avait pas l'air de beaucoup trafiquer *(Skrigneg)*

**TRAIN** [trajn] : [***traïn*** 1633] n.m. ; Embarras
➢ **Be train toud** : Être tout embarrassé (-e) ; **Ya ! Ah, ahe vên train toud !** : Oui ! Ah, là je suis tout embarrassé ! *(Lokmarïa)*

**TRAÏSSAÑ** [tra'isə] : [***traissaff*** 1499] vb. ; Trahir
**Tud, ma gallegn traïssañ (a)han(o)h a reegn !** : Des gens qui, s'ils pouvaient vous trahir, le faisaient ! *(Kergloff)*

**TRAKTEUR** ['traktər] : [***trakteur*** 1992] n.m. (pl. **-ien** [trak'tœrjən] **-iou** [trak'tœrju]) ; Tracteur
**Me oa kont d(a) gaoud un trakteur walc'h 'è** : Je comptais aussi avoir un tracteur *(Speied)* ; **N'é ket 'vel breumañ ga an troñseuneusou hag an trakteurien 'chechiñ 'nê...** : Ce n'est pas comme maintenant avec les tronçonneuses et les tracteurs qui les tirent... *(An Uhelgoat)* ; **Pugur oan ket gouest d'o(be)r mod-all ha oan war an trakteur bemde** : Puisque je ne pouvais faire autrement et j'étais quotidiennement sur mon tracteur *(Lannedern)* ; **Goud(e)-se vije gwraet toud an dra-he ga'r vorc'h deus an trakteur** : Ensuite on faisait tout ça avec la fourche du tracteur *(Skrigneg)* ; **Ha go(u)d(e)-se oa e(rr)o daw disac'h anê ga un trakteur** : Et ensuite il avait fallu les dépanner à l'aide d'un tracteur *(Speied)* ; **Oa ket heñchou (e)vid an trakteuriou, oa kemed ar roc'h partoud !** : Il n'y avait pas de routes pour les tracteurs, il n'y avait partout que de la roche ! *(Speied)* ; **Gwraet é ar mais en-dro dé Langanteg ase ? Gwel a reen an trakteuriou 'passeo ah(e) gis-s(e)** : Le maïs est fait là autour de Langantec ? Je voyais les tracteurs passer là comme ça *(Kleden)* ; **Nann ha neuhe brem(añ) ma raont toud war an trakteurien, ahe welet ket (a)nê (aha)nac'h** : Non et alors maintenant qu'ils font tout sur le tracteur, là vous ne les voyez plus *(Sant-Wazheg)* ; **Ya, beñ gwech-ell oa ket trakteurien** : Oui, ben autrefois il n'y avait pas de tracteurs *(Kleden)* ; **An akuiou zo 'vel zo bet war otoiou amañ 'è da lak an trakteur d'ond in march** : Les accus sont comme ce qu'il y a eu sur les autos ici aussi pour la mettre le tracteur en marche *(Skrigneg)* ; **Neuhe d'ar bla-se mé-kéres, p(a) oa deut an trakteur oa fassilitet an traou ! Oa k(et) red kaoud keseg kin** : Alors cette année-là si tu préfères, lorsque le tracteur fut venu tout fût facilité ! Il n'était plus nécessaire d'avoir des chevaux *(Skrigneg)*

**TRAMOUILHAÑ** [tra'muʎə] : [***tramouilhad*** 1992] vb. ; Mâchonner / Ramollir (dans sa bouche) / & Baragouiner
**Tramouilhañ 'nê barzh da hinou** : Les ramollir dans sa bouche *(Skrigneg)* ; **'N hin(i) neus ket a zent kin é red daoñ tramouilhañ ba'h i hinou 'benn lonkañ 'nê** : Celui qui n'a plus de dent doit les ramollir dans sa bouche pour les avaler *(Skrigneg)* ; **Heus kemed lakad 'nê barzh da hinou ha tramouilhañ 'nê pad ur reujad hag ar reñ-he 'h ay d'an traoñ goude !** : Tu n'as qu'à les mettre dans ta bouche et les mâchonner pendant un moment et ils descendront après ! *(Skrigneg)* ; **Ha het' ha neuhe hañw mod a ga(v)e, goude ouïe k(et) ar galleg, na tramouilhet un dra mennañket dê kara ! Hag a ouïe ket just a-walc'h pet(r)a lare** : Et alors donc lui comme il croyait, bien qu'il ne savait pas le français, il leur avait baragouiné quelque chose n'est-ce pas ! Et il ne savait justement pas ce qu'il disait *(Skrigneg)*

**TRAÑCH / TREÑCH** [trɑ̃ʃ] [trɛ̃jʃ] : [***trang*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['trɑ̃ʃu] ['trɛ̃jʃu]) ; Houe
✗ *syn.* : ***drailh-hawr, marr***
**Treiñ an dou(a)r ga'n trañch** : Labourer la terre à la houe *(Berrien)* ; **An treñch bras** : La grande houe *(An Uhelgoat)* ; **'Benn-neu'ñ vo poent bennïañ an trañch !** : Pour-lors il sera temps de bénir la tranche ! *(Laz)* ; **Ah beñ lod a zo daw krog ga'n treñch** : Ah ben certains doivent commencer à la houe *(Plonee)* ; **Med torriñ-hawreg vise gwraet ga un trañch 'e deja** : Mais on défrichait les guérets à la houe déjà *(Ponvel)* ; **Ha hemañ zo un trañch (e)vid tennañ chouchou** : Ça c'est une houe pour extraire des souches *(Berrien)* ; **Un trañch (e)vid displantañ chouchou** : Une houe pour déterrer des souches *(Berrien)* ; **Oan ket gouest d'o(be)r gantoñ ! Ga'n treñch ma renket o(be)r** : Je ne pouvais pas l'utiliser ! J'avais dû utiliser la houe ! *(Plonee)* ; **Ha troc'het ar bord ga un treñch espress d'o(be)r blamed d'an dour da gerzhed** : On tranchait le bord avec une houe exprès pour le faire afin que l'eau chemine *(Skrigneg)* ; **Un trañch da stouvañ ur riboul gwraet ga'r saout ba'r c'hleuñ 'n-ur hond da làerezh** : Une houe pour boucher le passage étroit fait par les vaches dans le talus en allant voler *(An Uhelgoat)* ; **Ar varr oa ur pezh trañch rond ga bordou dirennet, un troad berr 'tre divisker ar varradegerien dowbleged** : L'écobue était une grosse houe ronde aux bords aiguisés, un manche court entre les jambes des écobueurs courbés *(An Uhelgoat)* ; **P(a) oa deuet ar pato goude, oa deuet an tennerésed-pato, tud 'tenn pato ga treñch, ar re-s(e) ree a-peu-prè** : Lorsque les patates arrivèrent ensuite, arrivèrent les arracheuses de patates, des gens

arrachant les patates à la houe, ils faisaient à-peu-près *(Ponvel)* ; **Pa vije gwraet ga an treñch a vije lak(et) ur lass hir wichou hag un tamm koat ba peb penn ha sell vije heuilhet ar lass, sell neuhe vijent war-eñwn** : Lorsqu'on utilisait la houe, on mettait parfois un long lacet et un bout de bois à chaque bout et on suivait le lacet, elles étaient donc droites *(Skrigneg)* ; **Med bet oa 'è treñchou, be feus bet gwelet re leden 'è c'hoazh : Ar varr vis(e) walc'h, ar varr oa un treñch rond !** : Mais il eut aussi des houes, tu as encore déjà vu des larges aussi : C'était bien l'écobue, l'écobue était une houe ronde ! *(Ponvel)* ; **Bet meus bet klêt ma yontr lared pé 'h ee da dorriñ-hawreg, pé 'h ee da dorriñ an douar kozh ga an treñch, a-wichou nïe laezh kowled, med heñw oa laosk heñ !** : J'ai entendu mon père dire que lorsqu'il allait défricher un guéret à la houe, lorsqu'il allait défricher la vieille terre à la houe, parfois il avait du lait caillé, mais c'était léger hein ! *(Ponvel)*

- **Penn-trañch ha penn-krog** : À panne crochet ; **Hemañ zo ur bineten penn-trañch ha penn-krog** : C'est une serfouette à panne crochet *(Berrien)*
- **Penn-treñch** : Lame de houe ; **Bet peus merc'hed so kosto, ar re-s(e) sa(v)e ar penn-treñch ! Ar re-s(e) a boke hag a ziskrape an douar** : Tu as eu des femmes qui sont costaudes, elles levaient la lame de houe ! Elles frappaient et arrachaient la terre *(Ponvel)*
- **Treñch-koailh** : Houe légère *(An Uhelgoat)*

**TRAÑCHAÑ / TREÑCHAÑ** ['trɑ̃(j)ʃə] ['trɛ̃(j)ʃə] : [p.p. ***trañchet*** 1927] vb. ; Houer / Trancher

**Setou war an ar peus ar soc'h da drañch an douar, ar goutilli zo (a-)raog hag ar rasetennou da zespugn mo(d)-s(e) teil** : Tu as donc sur la charrue le soc pour houer la terre, les coutres sont devant et les rasettes pour ramasser comme ça du fumier *(Kleden)* ; **Goude ar gostïennou neuhe, ur wech nïent kemeret an holen mad, vijent sa(v)et ha staget distribilh deus ar soliou ha goud(e) pa 'h ees d'o(be)r soubenn pe d'o(be)r patates, beñ vije trañchet un tamm** : Alors après les flancs, dès qu'ils s'étaient bien imprégnés de sel, on les levait et les attachait en suspens au plafond et après lorsque tu allais faire de la soupe ou faire des patates, ben tu tranchais un bout *(Berrien)*

**TRAÑCHENN / TREÑCHENN** ['trɑ̃ʃən] ['trɛ̃(j)ʃən] : [***trañchenn*** 1992] n.f. (pl. **-ou** [trɑ̃'ʃɛnu] [trɛ̃(j)'ʃɛnu]) ; Tranche

**Eo ! Patates vije laket trañchennou ba foñs ar chidour(e)n, an dra-he la ree kreiennet, ar re-he oa mad hañ !** : Si ! On mettait des patates en tranches dans le fond du chaudron, ça gratinait, c'était bon hein ! *(Berrien)*

- **Trañchenn-bara** : Tranche de pain ; **Ha oa ganin ba mé dorn un drañchenn-bara** : Et j'avais à la main une tranche de pain *(Sant-Wazheg)*
- **Treñchenn-gig** : Tranche de viande ; **Laket ur pezh treñchenn-gig ahe d'o(be)r soubenn ha toud ar preñved oa deut war ar gourr(e) !** : Une grosse tranche de viande mise là dans la soupe et tous les vers étaient remontés à la surface ! *(Skrigneg)*

**TRAÑCHÉRES** [trɑ̃ʃe:r(ə)z-s] : [***trañcherez*** 1982] n.f. (pl. **-ed** [trɑ̃ʃe're:zəd-t]) ; Cultivateur canadien

**An dra-h(e) so da labour(ad) 'nèoñ 'vel vïe gwraet bremañ 'è ga'n drañchéres** : C'est pour la travailler (terre) comme on ferait de nos jours aussi au cultivateur canadien *(Speied)* ; **An ar, ar fres, pe an drañchéres ! Ar grifon a vïe gwraet d'anèoñ a-blassou, ba'r C'hastell-Ne vé gwraet ar grifon d'anèoñ** : L'araire, la herse, ou le cultivateur canadien ! Par endroits on l'appelait le griffon, c'est à Chateauneuf-du-Faou qu'on l'appelle comme ça *(Speied)*

**TRAÑCHÏOU** [trɑ̃'ʃiw] : [***trancheou*** 1633] n. pl. ; Tranchées

**Hezh na disket ivañ gwin ba'n trañchïou ma'hat** : Il avait sûrement appris à boire dans les tranchées *(Lokmarïa)* ; **Kousked dowgrommed ba'n trañchïou** : Dormir recourbé dans les tranchées *(Poullaouen)* ; **An Turked teue deuh an noñs tre tal-kichenn lem a oagn hag vïe sklapet mein dê ga paper en-dro d'ar men ha vij(e) sklapet an dra-he dê ba o drañchïou** : Les Turcs venaient de nuit juste à côté de là où ils se trouvaient et leur jetaient des pierres entourées de papier, on leur jetait ça dans leurs tranchées *(An Uhelgoat)*

**TRANKIL** ['trɑ̃ŋkəl] : [***tranquil*** XVII[e]] ad. ; Tranquille (-ment) (cf. **KALM**)

**Mond a remp trankil, doussig** : On allait tranquillement, tout doucement *(Plouïe)* ; **Oè ket trankil** : Il n'était pas tranquille *(Kergrist)* ; **Ha ma rôi un tamm taol daoñ, goude chomo trankil** : Et si tu lui donnes un petit coup, après il restera tranquille *(Skrigneg)* ; **Ya hag pa vijer 'waskañ 'naoñ neuh(e), trankil-trankil** : Oui et alors lorsqu'on la pressait, tout tranquillement *(Skrigneg)* ; **Ma 'h a krabanou hemañ-all war'naoñ damai neuhe jomo trankil** : Si l'autre arrive à lui mettre la main dessus alors tout à l'heure il restera tranquille *(Plouïe)* ; **Ur wech ma kemeret kachedou da ve trankil un tamm hag avañsen ket** : Une fois j'avais pris des cachets pour être un peu tranquille et je n'avançais pas *(Plouïe)* ; **Damai a ho ur skassad ma chomes ket trankil !** : Tout à l'heure tu vas te prendre une rouste si tu ne restes pas tranquille ! *(Skrigneg)* ; **Med bremañ oun trankil, ba'r park (e)maint** : Mais maintenant je suis tranquille, elles sont dans le champ (vaches) *(Berrien)* ; **Pad an nos a jom trankil ba'n hi gwele ?** : Elle reste tranquille dans son lit la nuit ? *(Plouïe)* ; **Hag ar re-he na lesket (aha)namp trankil goude-se** : Après ça ils nous ont laissé tranquille *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Daw oa kaoud forz nerzh (e)vid o(be)r ha kaoud keseg reizh ha trankil ha' chilow ar gomz** : Il fallait avoir beaucoup de force pour faire et avoir des chevaux dociles et tranquilles qui obéissent à la parole *(Plouïe)* ; **Trankil eint, ar saout 'h a trankil** : Elles sont tranquilles, les vaches avancent tranquillement *(Skrigneg)* ; **Sè mod-se vïen lesket d'hond da ziwall ar saout, me vïe trankil pad an amzer** : Ainsi donc on me laissait aller garder les vaches, pendant ce temps j'étais tranquille *(Poullaouen)* ; **Beñ ya ! Hag ene oa trankil ha braw kara !** : Ben oui ! Et là c'était tranquille et beau n'est-ce pas ! *(Skrigneg)* ; **Ya, bremañ 'h on trankil da zond ha zo voien demp da gousked aes 'ha !** : Oui, maintenant je suis tranquille pour venir et nous pouvons dormir tranquille ma foi ! *(Skrigneg)* ; **Bon ! P(a) o marw ar yar, po kemed diblumiñ 'nèi ! Mod-se goude veh trankil !** : Bon ! Lorsque la poule sera morte, vous n'aurez qu'à la déplumer ! Comme ça

après vous serez tranquilles ! *(Karnod)* ; **Ha me 'ha ! A heurten an noñr amañ, ma haotr-kaezh-mañ, trankil ! « Ah ! Mad é 'n traou ! » A joñjen** : Et moi ma foi ! Je poussais la porte ici, mon pauvre, tranquillement ! « Ah ! C'est bon ! » Pensai-je *(Skrigneg)* ; **Pa vije delc'het da dreiñ anaoñ 'è hag a hezh 'tevo ene ha na, trankil ! 'Velt ar yodou-all 'è, pass tan re veulz !** : Lorsqu'on continuait également de la touiller, il cuisait là tranquillement ! Comme les autres bouillies aussi, un feu pas trop vif *(Skrigneg)* ; **Sete ma vije flep un tamm, pe skuizh oa moien daoñ o(be)r trankilloc'h, memes d'o(be)r un tamm kousk !** : Donc s'il était un peu patraque, ou bien fatigué, il pouvait faire tranquillement et même de faire une petite sieste ! *(Skrigneg)*

**TRANKILAMANT** [trãŋki'lãmən] : ad. ; Tranquillement

**Ya-ya, trankilamant** : Oui, oui tranquillement *(Poullaouen)*

**TRANKILITE** [trãŋki'lite] : [***tranquilite*** 1576] n.m. ; Tranquillité

**Dâ é beañ ba'h an trankilite un tamm** : C'est agréable d'être un peu dans la tranquillité *(Skrigneg)*

**TRAÑSIKOU** [trã'siku] : n.pl. ; cf. ➢

➢ **Ba e drañsikou** : À son affaire ; **Ba ma zrañsikou** : À mon affaire *(Lannedern)*

**TRAÑSPLANTAÑ** [trãns'plãntə] : vb. ; Transplanter / Repiquer (les légumes)

**'Benn vo ar mar(e) d(a) drañsplant(añ) 'nê** : Quand ce sera l'époque pour les transplanter *(Laz)*

**TRAÑSPORTAÑ** [trãs'pɔrtə] : [***transportaff*** 1499] vb. ; Transporter

**Trañsportiñ 'nê toud** : Tous les transporter *(Skrigneg)* ; **Med, n'eus ket droad da drañsportañ** : Mais on n'a pas le droit de transporter *(Plourac'h)* ; **Benn vefe trañsportet toud, houzoh walc'h !** : Avant que tout ne soit transporté, vous savez bien ! *(Plourac'h)* ; **Ar raou neu'n, un dra oa 'vid trañsportañ gwe ga'n dieoul !** : La grosse chaîne donc, une chose pour transporter des arbres munis d'un diable ! *(Speied)* ; **Oh, med ur farsite é gwel 'nê, kara ? Hag a trañsport de(l)iou ha-traou, traou toud da o neizh ha kement sort hag alïes vent gwel un eil war-lerc'h egile a-renkad !** : Oh, mais c'est comique de les voir, n'est-ce pas ? Et que j'transporte des feuilles et tout, tout vers leur nid et de toute sorte, on les voit souvent l'un derrière l'autre par rangée ! *(Skrigneg)*

**TRAOÑ / TROW** [trãw] [trow] : [vx. br. ***tnou*** ; ***traon*** 1555] n.m. ; Bas / Ouest (**d'an -**) En contrebas / En bas

**Ha na ur sakre feurm ahe d'an traoñ** : Et il avait une sacrée ferme là en contrebas *(Berrien)* ; **Me zo bet 'h o(be)r gwajou ba'n traoñ ahe** : J'ai eu fait des rigoles là en bas *(Kergloff)* ; **Amañ d'an traoñ oa ur wazh vihen goude** : Ici en contrebas, il y avait après un petit ruisseau *(Skrigneg)* ; **Sell 'ta, ahe zo ur raiedenn ha' ziskenn deus an nec'h ha ra ur lamp d'an traoñ ha bep ar mare** : Regarde ça, il y a là un rat qui descend du haut et qui fait un bond vers le bas, de temps à autre *(Plouïe)* ; **Me meus ur c'hrow d'an traoñ** : J'ai une crèche en contrebas *(Plouïe)* ; **Ha badaboum d'an traoñ !** : Et badaboum jusqu'en bas ! *(Poullaouen)* ; **Ha kass(et) deuh ar lïorzh d'an traoñ a-raog mond ba'r parkeier** : Et envoyé du verger en bas avant d'aller dans les champs *(Plonee)* ; **Ba ur gêr 'n traoñ** : Dans un village en bas *(Lannedern)* ; **Amañ vé lar(e)t an traoñ hag ar lai, ba-lai, ah(e) zo ur gêr he hano mod-se : Kerlay** : Ici on dit « an traoñ » (le bas) et « ar lai » (le haut), « ba-lai » (en haut), là il y a un village avec un nom comme ça : Kerlay *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ar lapoussed-mor memes-mod, 'benn weloh 'nê hond oc'h an nec'h, ar loar lar lar vo amzer braw, lar (v)o sec'h memes ha benn-neuhe war-lerc'h 'hond toud doc'h an traoñ, neu'n zo sin ar glaw** : Idem pour les oiseaux de mer, avant que tu les voies venant de l'est, la lune dit qu'il fera beau, qu'il fera même sec et pour-lors après qu'ils viendront tous de l'ouest, c'est alors signe de pluie *(Kleden)*

➢ **An tu an traoñ (deus)** : Le bas (de) / Le sud (de) ; **Ar lodenn douar zo 'kreis-tre an tu an traoñ hag an tu an nec'h** : La parcelle de terre qui se trouve juste entre le bas et le haut *(Plouïe)*

➢ **Avel ba'n traoñ** : Vent du sud-ouest ; **An a(v)el ba krec'h, an a(v)el ba'n traoñ, an a(v)el ba ma rèr ha glô bemde** : Le vent d'est, le vent du sud-ouest, le vent dans mon cul et la pluie tous les jours *(Kallag)*

➢ **Deus an nec'h da zond d'an traoñ** : Du haut vers le bas ; **Hag a vis(e) laket deus an nec'h da zond d'an traoñ, ar mo(d)-s(e) papred goueè ket gwech e-bed** : Et on le mettait (la cheville) du haut vers le bas, ainsi en tout cas elle ne tombait jamais ! *(Kareis)*

➢ **Digass *udb.* d'an traoñ** : Abaisser *qqchose* : **Hete vije delc'het d'o(be)r an dra-he, med tre lem a nag a ziskenne an dorchenn a vije dïaessoc'h digass 'nèi d'an traoñ !** : On continuait donc à faire ça, mais par là où le coussin descendait, c'était plus difficile de l'abaisser ! *(Skrigneg)*

➢ **Diskar *ub.* war e benn d'an traoñ** : Renverser *qqn.* (au sol) la tête la première ; **Diskaret nagn an dow gavalier war o venn d'an traoñ** : Ils renversèrent les deux cavaliers qui tombèrent au sol la tête la première *(Poullaouen)*

➢ **Dond traoñ diwar ur marc'h** : Descendre d'un cheval ; **Deus traoñ dewar da varc'h !** : Descends de ton cheval ! *(Plonee)*

➢ **Dre ma teu d'an traoñ** : À mesure qu'il descend ; **Oan deut maes ha me na atrap ur skubellenn da roiñ koat dèi, dre ma teue d'an traoñ** : Je suis sortie et j'ai attrapé un balai pour le rouer de coups (le rat), à mesure qu'il descendait *(Plouïe)*

➢ **Gwaskañ (a-)ziwar *udb.* da zond d'an traoñ** : Presser sur *qqchose* pour le faire descendre ; **Hag da zigentañ reès ga da zorn hag a gassès 'nèi d'an nec'h hag a waskès 'ziwarnoñ da zond d'an traoñ** : Et au départ tu faisais à la main et tu l'amenais vers le haut et tu pressais dessus pour le faire descendre *(Skrigneg)*

➢ **Kass d'an traoñ** : Faire descendre (la nourriture) ; **Ev mïoc'h da gass ar youd d'an traoñ** : Boire plus pour faire descendre la bouillie *(Skrigneg)* ; **Ha ta ma echou da gass d'an traoñ oa red diñ dond da grec'h, 'benn-**

**neuhe laken ma c'hafetierenn *en route* !** : Et lorsque c'était fini de s'en jeter dans le gosier, il fallait que je monte, je mettais pour-lors ma cafetière en route ! *(Plourac'h)*

- **(Mond / Dond) d'an traoñ / Mond da trow** : Descendre ; **Et d'an traoñ Marjannig !** : Descendez Marjannig ! *(Poullaouen)* ; **Ha deut da ev(añ) i vann'h d'ar bourk da trow** : Et il est descendu boire son coup au bourg *(Skrigneg)* ; **D'an traoñ 'h ee gis-se** : Il descendait comme ça *(Berrien)*
- **Mond d'an traoñ** : Se répandre (un liquide) ; **Me voa ur plac'h deus ar c'hampagn ha moa lâet ar lapin, torre(t) e hoûg dèoñ ha goud(e)-se tennou ar lag(ad)ou (e)vid ar gwad d'hond d'an traoñ** : J'étais une fille de la campagne et j'avais tué le lapin, lui avais brisé la nuque et ensuite enlevé les yeux pour que le sang se répande *(Sant-Wazheg)*
- **Mond d'an traoñ ga *ub.*** : Être renversé par *qqn.* ; **Ha mond a ret d'an traoñ ga ur veuc'h peus-founnus heñ !** : Et tu es relativement rapidement renversé par une vache hein !
- **Penn-traoñ *udb.*** : Pied de (lit) / Bas de (maison) ; **Med pa weli (a)ha(n)on barzh penn-traoñ ar gwele** : Mais lorsque tu me verras au pied du lit *(Berrien)* ; **Ba penn-traõn an ti vije laket** : On le mettait dans le bas de la maison *(Berrien)* ; **Gwraet oa ur gampr ha oa skalierou oa ba'r penn-traoñ d'hond ba'nèi** : On avait fait une chambre et les escaliers pour y accéder se trouvaient dans le bas *(Plouïe)* ; **Ar meliner, ya ! Hag a vije ar vil(in) ba ur c'horn deuh penn-traoñ an ti hag ar saout ba'r penn-all !** : Le meunier, oui ! Et le moulin était dans un coin du bas de la maison et les vaches à l'autre bout ! *(Skrigneg)*
- **Penn-traoñ gêr / Penn-traoñ da kêr** : Le bas du village ; **Oh nann ! An dra-he zepand d'ar c'hêriou hañ ! Ba'r Washaleg amañ oa ar veunteun ha ar machinou dru oa ba penn-traoñ gêr lem a'h ee an dour** : Oh non ! Ça dépend des communes hein ! Ici à Goassalec, il y avait une source et les machins fertiles se trouvaient au bas du village là où l'eau allait *(Berrien)* ; **'Vel amañ gi-m(añ) ba'r penn-traoñ da kêr zo ur soursenn ha' zo kreñw ha seto oa deve(zh)iou 'vi(d) peb fermer dé dap(ed) an dour !** : Comme ici dans le bas du village, il y a une source et qui est abondante et donc il y avait des journées pour chaque fermier pour prendre l'eau ! *(Sant-Wazheg)*
- **War laññs-traoñ** : En pente (terrain) ; **An treñ bihen, war laññs-traoñ penn da benn da-beked Ponvel** : Le petit train, en pente de bout en bout jusqu'à Plounévézel *(An Uhelgoat)*

**TRAP** [trap] : [***trap*** 1659] n.m. (pl. **-ou** ['trapu]) ; Piège

✗ *syn.* : ***pech***

- **Trap-gôed** [trab'go:ᵊd-t] (pl. **trapou-gôed** ['trapu,go:ᵊd-t]) : Piège à taupe ; **Ar bla(v)ezh môa lakeet trapou-gôed môa bet *43* ba ur gaoñwezh, gôed !** : L'année où j'avais mis des pièges à taupe, j'avais eu 43 taupes en un hiver *(Laz)* ; **Ah ! Ar gàer(e)nn ! Ah yè ! Ha hou(zh) é gwénn am(añ), me(d) he c'hein zo rouss ha da 'r re-m(añ) meus bet tapet teir ba'n trap-gôed** : Ah ! La belette ! Ah oui ! Ici elle est blanche, mais son dos est brun, j'en avais attrapé trois dans le piège à taupe *(Laz)*

**TRE** [tre:] : [vx. br. ***tre***] ad. ; Exactement / Parfait (-ement) / Tout à fait / Juste (à) / Jusque

**Pass tre da-beked Pont Penity** : Pas tout à fait jusque à Pont Penity *(Plouïe)* ; **Ne vênt ket dalc'h-mad tre meh-mod hañ !** : Ils ne sont pas constamment tout à fait identiques hein ! *(Skrigneg)* ; **Ah ! Med amañ (e)ma ar c'homañsamant-tre** : Oui ! Mais ici c'est le tout début *(Karnod)* ; **Ha vïe daw mond dre ar c'hoste, dre ar c'hoste-tre, pugur oa re a bri ba'r c'hreis** : Et il fallait aller par le côté, juste par le côté, puisqu'il y avait trop de boue au milieu *(Plonee)* ; **Oagn ket ken bras 'vi(d) ar pes tre (a)nê, med dija walc'h** : Ils n'étaient pas tout à fait aussi grands que les pois, mais tout juste *(Laz)* ; **Tennañ mouded ba'n dourbierenn zo kaoud ba'h ar yun ahe, tre war-lerc'h Forhan** : Extraire la tourbe dans la tourbière qui se trouve vers dans le marais, juste après Forhan *(Brennilis)* ; **Ar re oa tre ba-kichenn ar bern plous ha na laket ur skeul ba bep tu d'ar bern evi(d) chet an dour dre war-horr(e)** : Ceux qui se trouvaient à côté du tas de paille avaient aussi mis une échelle de chaque côté du tas pour lancer l'eau par-dessus *(Plouïe)* ; **Ur plac'h tre** : Une femme parfaite *(Landelo)* ; **Setu 'h ee d'ar skol bemde pa galle, med ne 'h ee ket bemde tre memes-tra pugur vise emm deusoutoñ ba'r gêr** : Voilà il allait à l'école chaque jour quand il pouvait, mais il n'allait quand-même pas tout à fait tous les jours puisqu'on avait besoin de lui à la maison *(Berrien)* ; **N'eus ket moien da son(añ) toniou tre (e)vel vé c'hoant d'o(be)r** : Mais on ne peut pas jouer des tonalités tout à fait comme on voudrait *(Skrigneg)* ; **Ha bremañ n'é ket meh-mod tre** : Et actuellement ce n'est pas tout à fait pareil *(Skrigneg)* ; **Un'-all ma ha hezh oa-hañw un tamm prad ha hezh oa ket un devezh-arad barzh tre** : J'en avais un autre, c'était un petit pré ne faisant pas tout à fait un demi-hectare *(Plouïe)* ; **Deut oc'h deuh Berrien tre amañ !** : Tu es venu de Berrien jusque ici *(Berrien)* ; **Ahe zo deut ur vouch war ma lerc'h deuh tre deuh Yun-Ele !** : Une chèvre m'a suivi ici depuis le Yeun-Elez ! *(Berrien)* ; **(A-)benn ar fin oa sa(v)et tre d'an trec'h : Boumm !!** : Finalement il leva juste en haut : Boum !! *(Plonee)* ; **N'eegn ket 'n-eñwn d'ar penn tre, (a-)benn digoueo, ar re-h(e) blege un tamm bihen** : Ils n'allaient pas tout droit exactement jusqu'au bout, pour y arriver, ils viraient un petit peu *(Plouïe)* ; **Med ar vamm oa deus Pleiben, na ur c'hoef Pleiben, set' ar mod-se oa-i ket ba'r spered Dardoup tre** : Mais ma mère était de Pleyben, elle avait la coiffe de Pleyben, ainsi donc elle n'était pas tout à fait dans l'esprit Dardoup *(Lannedern)* ; **Sell o c'han pe o meusik ne rey ket tre memes-mod kanet (e)vid gavotenn rejïon Uhelgoat petramed gavotenn rejïon Kereis** : Donc leur chant ou leur musique ne sera pas tout à fait chanté de la même façon pour la gavotte de la région d'Huelgoat ou celle de la région de Carhaix *(Plourac'h)* ; **Oh nann pé zigouees ba'r c'horn deuh ar park beñ neuhe jome un tamm ene ha vije ket labouret tre** : On non quand tu arrivais dans un coin du champ ben alors il restait un peu là qui n'était pas tout à fait travaillé *(Plouïe)* ; **(A-)benn-neuhe voa ur marc'h-owr gantoñ, voa ket aneet tre Kroc'henig** : Pour-lors il avait un cheval en or, on ne reconnaissait pas bien Kroc'henig *(Plonee)* ; **Nann, n'é ket tre ar mod-se** : Non, ce n'est pas exactement comme ça *(Plourac'h)* ; **Me gaosee dit deuh ar vresel pugur oan aet d'ar skol, n'eus ket ur blavezh tre a-raog oa komañset ar vresel** : Je te parlais de la guerre puisque je étais allée à l'école, il n'y a pas exactement une année avant que n'eut commencé la guerre *(Skrigneg)* ; **N'é ket memes-mod tre** : Ce n'est pas tout à fait pareil *(Kleden)* ; **Matrehe oagn ket tre kenkoulz 'vel koat vije prenet** : Peut-être

n'étaient-ils pas tout à fait de même valeur que le bois qu'on achetait *(Pluskelleg)* ; **Med gou(de)-se, wechou deuh ar gooñ vïe pass tre memes blas ! Vïe ket tre koulz ! Med an amann vïe mad !** : Mais ensuite, parfois en hiver il n'avait pas exactement le même goût ! Il n'était pas exactement aussi bien ! Mais le beurre était bon ! *(Plonee)* ; **Ha oa ket marw tre c'hoazh pé oamp kroget da denn hi bleuñ diwar'nèi !** : Elle n'était pas tout à fait morte lorsque nous avions commencées à lui enlever les plumes *(Karnod)* ; **As(e) vije beb sort mod war ar c'hampagn ! Memes ba'r fin a oa beb sort mod c'hoazh, pass ba'r fin-tre ase, pugur meus aret(et) deg la so** : Il y avait là de toute sorte à la campagne ! Même à la fin il y avait encore de toute sorte, pas à la toute fin là, puisque j'ai arrêté il y a dix ans *(Karnod)*

- **Tre-lem a** : Tandis que ; **Ha tre-lem a ganomp dèi a teue da joñj dèi didoñ ! Fentus é gwel(ed) heñ !** : Et tandis que nous lui chantions, ça lui revenait dis donc ! C'est amusant à voir hein ! *(Skrigneg)*
- **Tre-tre** : Très exactement ; **Yè, ar c'habow, me(d) n'é ket tre-tre memes-tra c'hoa(zh)** : Oui, le « kabow », mais ce n'est pas encore très exactement la même chose *(Laz)*

**-TRE** [tre:] : [vx. br. ***tre*** ; ***trè*** 1633] ad. ; Très / Tout (petit...)

**Med bihen-tre oaint** : Mais ils étaient tout petits *(Plouïe)* ; **Wechou, me(d) neubeud-tre** : Parfois, mais très peu *(Ar Fouillez)* ; **Heñ un tamm park bihen-tre** : C'est un tout petit champ *(Plouïe)* ; **Hag an dra-he zo divêd-tre !** : Et c'est très tardif ! *(Skrigneg)* ; **An dra-he (e)vid lak aha'mp ijel-tre** : C'est pour nous rabaisser *(Plouïe)* ; **Tud dister-tre, tud ha dalveent ket kalz a dra** : Des gens très modestes, qui ne valaient pas grand-chose *(Plouïe)* ; **Med ar c'heseg so intellijant ! Intellijant-tre !** : Mais les chevaux sont intelligents ! Très intelligents ! *(Skrigneg)* ; **Hag ar bern plous oa tost-tre d'an tïer, sete mamp owen la vije aet an tan deus ar bern plous ba'n ti** : Et le tas de paille était très proche des maisons, nous avions donc peur que le feu passe du tas de paille à la maison *(Plouïe)* ; **Me yeoa yowank-tre neu'n med klê(d) a reen ma zud konto memes-tra** : J'étais alors très jeune mais j'entendais quand-même mes parents en parler *(Ponvel)* ; **Mé gwas 'h ee vall-tre, vall-tre hag oa marw a-peu-prè ur sun(v)ezh war-lerc'h** : Mon mari allait très mal, très mal, il était mort à peu près une semaine plus tard *(Kleden)* ; **Peus ket bet gwel(e)t gwech e-bed un ahel-karr ? Ar reñ-s(e) tàè ba-dan-tre am(añ) ha ba beb tu pet(r)a !** : Tu n'as jamais vu un axe de charrette ? Ils venaient juste en dessous ici et de chaque côté quoi ! *(Kareis)* ; **Kass(e)t-kuit da 'r ferm ga un neubeud bugal(e), matreh(e) oa tri pe be(va)r b(e)nneket c'hoah, re-vihen tre** : Expulsé de la ferme avec quelques enfants, il en avait encore peut-être trois ou quatre, en bas âge *(Laz)*

**TREBER** ['tre:bɛr] ['trejbər] : [***trebez*** 1426] n.m. (pl. **-iou** [tre'bɛrju]) ; Chevalet / Trépied

**Lak an treber** ['tre:bɛr] **war an tan** : Met le trépied sur le feu *(Plouïe)* ; **Un treber** ['tre:bɛr] **da lak un daol !** : Un chevalet pour mettre la table ! *(Skrigneg)* ; **War an treber** ['trejbər] **(e)ma ar pod-soubenn** : La soupière est sur le trépied *(Lannedern)* ; **Hag ar billig oa ba'r pénn-all war 'r chiminal ba-tal he c'hichenn dèi, ahe blanter ar c'hoat dre-am(añ), an treber pénn-all !** : Et la billig était à l'autre bout sur la cheminée à côté d'elle, là on fourrait le bois par ici, le trépied à l'autre bout ! *(Sant-Wazheg)* ; **Youd-arziled vïe gwraet, vïe laket an dra-he war an treber ba'r chidour(e)n ha vïemp toud en-dro d'ar chidour(e)n !** : On faisait de la bouillie d'avoine, on mettait ça sur le trépied dans le chaudron et nous étions tous autour du chaudron ! *(Lokmarïa)* ; **War an tan ya, war an treber** : Sur le feu oui, sur le trépied *(Pleiben)* ; **Hag a vije laket an treber war-greis ar lor-zi ha ni vije en-dro daoñ** : Et on mettait le trépied au beau milieu du sol de la maison et nous étions autour *(Skrigneg)* ; **Ba-dreñw ar hrañch ahe his-se, ma vé gwel(et) un' se(v)el, 'hond-kuit ha 'bénn-neuhe tap un treber hag an alc'h(o) da 'n ti : Tign-tign-tign-tign-tign !** : Là-derrière la grange, si on en voit un (essaim) s'élever, partir et de prendre pour-lors un trépied et la clef de la maison : Tin-tin-tin-tin-tin ! *(Laz)*

**TREBER-KARR** ['tre:bər,kar] : n.m. ; Chambrière (béquille de charrette & trépied de charron)

✗ *syn.* : ***dalc'h-karr, marc'h-karr*** ; & *cf.* : ***kabow***

**Un treber-karr, un treber da zelc'hen ar breiou, dow dro(a)d ar mo(d)-se na, un' am(añ) hag un' ahe ha ga ur pezh koat neuhen da zelc'hen 'naoñ neuhen 'e, sell heñ na nerzh da zelc'hen ar breiou** : Une chambrière, un chevalet pour soutenir les brancards, il avait deux pieds comme ça, un ici et un là, munis alors d'un morceau de bois pour le tenir aussi, il avait donc la force de soutenir les brancards *(Skrigneg)*

**TREC'H** [trɛ:x-h] : [***trec'h*** 1992] n.m. ; Haut

✗ *syn.* : ***beg, krec'h, lein, nec'h***

**(A-)benn ar fin oa sa(v)et tre d'an trec'h : Boumm !!** : Finalement il leva juste en haut : Boum !! *(Plonee)* ; **Mond d'an trec'h** : Monter / Aller en haut *(Lannedern)* ; **Dre ar pren(ess) an trec'h deuh ar maner voa é sell deuh Yann** : Elle regardait Yann par la fenêtre du haut du château *(Plonee)* ; **Ya ! Ah ya ! Me oa 'e, ya, ba'r skoul-ar-seurésed 'e, ba'r veleien amañ ba'n trec'h** : Oui ! Ah oui ! J'étais aussi, oui, à l'école des sœurs, chez les curetons ici en haut *(Plonee)*

- **Penn (an) trec'h** : Le haut ; **Me lakey ar penn an trec'h d'an traoñ** : Je mettrai le haut en bas *(Plonee)*

**TREC'H** [treɦ] : [vx. br. ***trech***] ad. : Supérieur (-e)

- **Be trec'h da *ub.*** : Être supérieur (-e) à / Être sans comparaison avec ; **N'eus trec'h dèi da lakad urzh e-ba'h an ti** : Elle est sans comparaison pour mettre de l'ordre dans une maison *(Ar Fouillez)*

**TREDIDOÑ** [tredidõ] : ad. ; Ben dis donc (cf. **DIDOÑ**)

**Hag ar powr-kaezh Yann, trediddoñ** : Et le pauvre Yann, ben dis donc *(Landelo)*

**TREGER** ['tre:gər] : [vx. br. ***Trecher, Trechor, Trecor***] n.l. ; Trégor / Tréguier

**Heus keme(d) gwel(ed) koste Treger** : Tu n'as qu'à voir du côté de Tréguier *(Skrigneg)* ; **Ha goud(e)-se pa 'h et da Leon, ahe (e)ma Treger hag ar Leoned** : Et ensuite lorsque vous allez en Léon, là c'est le Trégor et les Léonards *(Kolloreg)* ; **Ga'n otokarriou deus koste Brest, koste Kemper, koste Sant-Brieg, kost an Treger ahe 'ta** : En autocar du côté de Brest, du côté de Quimper, du côté de Saint-Brieuc, du côté du Trégor là donc *(Plourac'h)*

**TREGERIAD** [tre'gɛrjəd-t] : n.m. & ad. (pl. **tregeris** [tregɛ:riz-s]) ; Trégorrois

**An dra-he zo un tamm bihen tregeriad, n'é ket ?** : C'est un peu Trégorrois ça non ? *(Lokmarïa)* ; **Heñ oa Tregeriad hag a vij(e) ur cheletenn gantoñ mo(d)-se ha vije krog ba e cheletenn dalc'h-mad ha' oa hanvet Cheletenn neuhe !** : C'était un Trégorrois qui portait un gilet comme ça et il était toujours (les mains) accrochant son gilet, on l'appelait alors Cheletenn ! *(Skrigneg)*

- **Tregeriad Lost-Pik / Pa vé gwasket war i gov a ra wik !** : Trégorrois en queue de pie / Lorsqu'on presse sur son ventre ça fait couic ! *(Skrigneg)*

**TREGONT** ['trɛ:gən-t] : [vx. br. ***tricont*** ; ***tregond*** 1499] n.m. ; Trente

**Pa oan aet ba'r skol a oamp tri-ha-tregont ba'r skol ba Uhelgoat** : Lorsque je suis allée à l'école, nous étions trente-trois à l'école d'Huelgoat *(Berrien)* ; **Me meus klêt hoñzh bremañ zo, forz sur, un tregont bla so** : Je l'ai entendue (cette histoire) il y a maintenant, à coup sûr, une trentaine d'années de ça *(Landelo)* ; **Goude meus gwraet balo pad matrèhe tregont la bennaket goude** : Après j'ai fait des bals pendant peut-être une trentaine d'années *(Skrigneg)* ; **Gwel a ret, ma ket bet klêt gwech e-bed a-raog ha oan tregont la 'benn-neu'n** : Vous voyez, je n'avais jamais entendu auparavant et j'avais trente ans pour-lors *(Kleden)* ; **Oh (e)tre ugent pe dregont santimetr, meus ket bet musulet heñi e-bed gwech e-bed** : Oh entre vingt et trente centimètres, je n'en ai jamais mesuré aucun *(Plouïe)* ; **Oh, bremañ zo, oh matresse, oh pemp warn-ugent pe tregont la so matresse, ya** : Oh, il y a maintenant, oh peut-être, oh vingt-cinq ou trente ans de cela peut-être, oui *(Plouïe)* ; **An dra-he zo e(rr)o 'tro ar blavechou tregont** : C'est arrivé vers les années trente *(An Uhelgoat)* ; **Hag a oa dow zèn ha tregont ba kêr am(añ) gi-m(añ) ha toud a'h ee da gerc'h(ed) dour d'ar puñs ahe gis-s(e)** : Il y avait trente-deux personnes ici-même au village et tous allaient chercher l'eau au puits là *(Speied)*

**TREILHI** ['trɛji] : n.m. ; Treillis

**Ha ene na prenet bep a dreilhi 'e** : Et ils avaient également acheté là chacun un treillis *(Plouïe)*

**TREITAD** ['trɛjtəd-t] ['trɛcəd-t] : n.m. (pl. **-ou** [trɛj'tɑ:du] [trɛ'cɑ:du]) ; Cuite / Raclée (cf. **SAC'HAD**)

**Un treidad oa gantoñ** : Il était complètement saoul *(Berrien)*

- **Taped un treitad** : Prendre une raclée ; **Un treitad peus tapet** : Vous avez pris une belle raclée *(Berrien)*

**TREITOUR** ['trɛjtur] : [***traytour*** 1499] n.m. (pl. **-ien** [trɛj'turjən]) ; Traître

**Hezh zo un treitour** : C'est un traître *(Skrigneg)* ; **Tapet na ar marc'hadour treitour** : Il attrapa le traître de marchand *(An Uhelgoat)*

**TRE-LACH / TRA-LACH** [tre'laʃ] [tra'laʃ] : n.m. ; Incertitude (et « temps » incertain et changeant)

**Fenoñs zo bet un tra-lach amzer** : Aujourd'hui il y a eu un temps incertain *(Plouïe)* ; **Tra-lach zo etresse** : Ils ne sont pas en meilleurs termes *(Plouïe)*

**TREMEN** ['tre:mən] : [***tremen*** 1659] ad. ; Passé / Plus (de / que) (cf. **PASSE**)

**Ha oamp, oaron ket kàer 'n oll, d'ar c'houlz-se oa ma'hat tremen dow-c'hant ouvrïer ba'n antrepris** : Et nous étions, je ne sais pas vraiment en tout, à cette époque il y avait probablement plus de deux cents ouvriers dans l'entreprise *(Lokarn)*

**TREMEN** ['tre:mən] : [***tremen*** 1499] vb. (p.p. **-et** [tre'me:nəd-t]) ; (se) Passer / Dépasser (cf. **PASSEAL**)

**'Vel nivoa laret e-gis-s(e) un' kozh in klask, oa bet tremenet ahe an deiou raog** : Ainsi qu'un vieux en recherche l'avait dit, qui passa là les jours avant *(Sant-Nigouden)* ; **(A-)benn vo trem'net** ['trɛmnɛd-t] **ar skoulfad-mañ, (a-)benn-neu'n vo aet un' ga'r goañ(w)** : Avant que l'épisode de mauvais temps ne soit passée, pour-lors il n'aura pas passé l'hiver *(Kergrist)* ; **Lec'h ma drem'ne** ['drɛmnɛ] : Là où il passait *(Kergrist)* ; **Tremen memes ar jiro tro-war-zro da 'h ampech an *tremplin* da-vid an teuleug** : Même passer le gyro tout autour pour empêcher le tremplin vers la tique *(Kallag)* ; **Ba'r prad oa ur pezh riñvier ha' dremene da dreujiñ ar prad** : Il y avait dans le pré une grande rivière qui passait pour traverser le pré *(Kergrist)*

**TREMP** [trɛ.m-p] : [***trémp*** 1732] n.m. ; Fumure

**Mignoc'h (a) dremp oa rôet d'ar parkeier ! Mignoc'h ludu** : On donnait plus de fumure aux champs ! Plus de cendre *(Ar Fouillez)*

**TREMPAÑ / TRAMPAÑ** ['trɛ̃mpə] ['trɑ̃mpə] : [***trempa*** 1659] vb. ; Tremper / Fumer (la terre)

**Trampet ba 'n toas ha laket ba'n ïoul tomm** : Trempé dans la pâte et mis dans l'huile chaude *(Plouïe)* ; **Ha lared dèi tremp he fweskennou ba'h an dour yin** : Et de lui dire de tremper ses fesses dans l'eau froide *(Skrigneg)* ; **Drailhet vije bar(a) in tammou bihen war ar soupierenn ahe his-se ha' vije trempet ga laezh** : On émiettait le pain sur la soupière là comme ça qu'on trempait avec du lait *(Skrigneg)* ; **Ha vis(e) lak(et) ur c'horn-beuc'h ga dour ha vis(e) tremp(et) ar min-lemmañ ba hezh** : Et on mettait un coffin contenant de l'eau et on y trempait la

pierre à aiguiser *(Kleden)* ; **N'eus kemed trempañ linad ga dour-glô hag an dra-he a gass ar c'hwilou kuit diwar ar plantennou hag a zo mad** : Il n'y a qu'à tremper des orties avec de l'eau de pluie et cela chasse les insectes des plantes qui sont bonnes *(Skrigneg)* ; **Nann, distronkañ (a)nê vise war ar min, war-lerc'h pé vïegn trampet ha tenn(et) an traou lous deusoute un tamm vïegn lak(et) ba'r lessiveus da virviñ** : Non, on les essangeait sur la pierre, ensuite lorsqu'ils étaient mis à tremper, on enlevait un peu la crasse, on les faisait bouillir dans la lessiveuse *(Kareis)* ; **Tou'n dud gav mad ar soubenn-rouset, dond a ree an dud a ree tro-kêr hag ar re-dostañ teue da zibiñ ma soubenn-rous(et) ha vije dreilhet bara, neuhe vije trempet soubenn, ya** : Tout le monde trouve bonne la soupe à l'ognon, les gens qui faisaient le tour les villages venaient et les plus proches venaient manger ma soupe à l'ognon, on émiettait du pain, on trempait alors dans la soupe, oui *(Berrien)*

- **Bar(a) trempet** : Pain trempé ; **Ha tud nïent kemed un tamm bar(a) trempet, ur bann'h dour hag un neubeud greunennou-holen barzh, as(e) oa ar soubenn vise ràet domp** : Et des gens qui n'avaient qu'un bout de pain trempé, un peu d'eau contenant quelques grains de sel, c'était là la soupe qu'on nous donnait *(Kergloff)*

**TREÑ** [trɛ̃] : [***tren*** 1931] n.m. (pl. **-iou** ['trɛ̃nju]) ; Train

**E(rr)i é poent din mond a-benn taped ma zreñ !** : Il est temps que je m'en aille pour avoir mon train ! *(Skrigneg)* ; **Da bed eur 'n-om gav an treñ ? – Da nav eur ha-kard** : À quelle heure arrive le train ? – À neuf heures et quart *(Skrigneg)* ; **Tost da zeg lew voa d'o(be)r war-droad c'hoazh (a-)barzh mond da dap an treñ** : Il y avait encore près de dix lieues à faire à pied avant d'aller prendre le train *(Pleiben)* ; **An treñ bihen, war laños-traoñ penn da benn da-beked Ponvel** : Le petit train, en pente de bout en bout jusqu'à Plounévézel *(An Uhelgoat)* ; **An treñ, pad ar bla(v)ezh pevarzeg, pugur an treñ bihen 'h ee deuh Brennilis amañ d'ond da-beked ar Vouilhe** : Le train, pendant la guerre quatorze, puisque le petit train allait de Brennilis ici jusqu'à La Feuillée *(Brennilis)* ; **Ahe é bet deuet an treñ da gerc'had mouded tre da-beked ar lec'h oa an dourbierenn 'mon 'lared dit ahe** : Le train est venu là chercher de la tourbe jusqu'au lieu où la tourbière était dont je te parle là *(Brennilis)* ; **Ahe oa ar varrierenn, ma vïe bet daw domp mond da bek(ed) ar gar dé gemer an treñ mïemp bet owen** : La barrière était là, s'il avait fallu que nous allions jusque la gare pour prendre le train, nous aurions eu peur *(Kergloff)*

**TRENK** [trɛ̃ŋk] : [vx. br. ***trinc*** ; ***trenc*** 1659] ad. ; Aigre / Tourné (-e)

✗ *m. dér.* : ***childrenk***

**Douss, trenk ha mad !** : Doux, aigre et bon ! *(Skrigneg)* ; **Ar laezh trenk hag a vije trenk alïes ! Ha vije laket an dra-he neuhe d'ar moc'h, ar re-he zebe an dra-he** : Le lait tourné qui était souvent tourné ! Et on mettait ça aux cochons, ils mangeaient ça *(Berrien)* ; **Ha hañi e-bed oa bet klañw ga'n amann vije gwraet diwar 'r laezh goude vije laezh zo hanter-vrein macheñ ! Laezh hanter-drenk** : Et aucun ne fut malade à cause du beurre qui était fait à partir du lait, même si c'est du lait à moitié pourri ! Du lait à moitié tourné ! *(Karnod)* ; **Avalou-*Germaine*, be zo ar bla-m(añ), avalou trenk, childrenk, oh ya ! Trenk-mat vé-hegn da gomañs, ba'r *Germaines* zo bla-m(añ), mignoc'h 'vid boès** : Des pommes Germaines, il y en a cette année, des pommes aigres, aigrelettes, oh oui ! Elles sont bien aigres pour commencer, dans les Germaine qu'il y a cette année, plus que d'habitude *(Laz)*

- **Douss-treñk** : Aigre-doux ; **Avalou douss-treñk** : Pommes aigres-douces *(Plouïe)*
- **Hanter-drenk** : À moitié tourné (lait) ; **Ha hañi e-bed oa bet klañw ga'n amann vije gwraet diwar 'r laezh goude vije laezh zo hanter-vrein macheñ ! Laezh hanter-drenk** : Et aucun ne fut malade à cause du beurre qui était fait à partir du lait, même si c'est du lait à moitié pourri ! Du lait à moitié tourné ! *(Karnod)*

**TRENKAÑ / TRENKIÑ** ['trɛ̃ŋkə] ['trɛ̃ŋki] : [***trenca*** 1659] vb. ; (s') Aigrir / (s') Acidifier / Tourner (lait)

**An dra-he lake anê da bifiñ ha da drenkañ, oa ket mad an amann mo(d)-se** : Ça les faisait fermenter et tourner, le beurre n'était pas bon ainsi *(Skrigneg)* ; **Distrempet ga dour ha gwinizh-tu ha red vije lak anaoñ da bifiñ pad un noñs(v)ezh 'è ! Daoñ da drenk un tamm** : À détremper avec de l'eau et du sarrasin et il fallait aussi le laisser cailler pendant une nuit ! Pour qu'il s'acidifie un peu *(Skrigneg)* ; **Deus an hañw vij(e) passêt diw wech blam da pass d'ar laezh da drenkiñ ba'r bidoniou, pugur oa ket refroadisseurien na mann e-bed !** : L'été on passait deux fois pour que le lait ne tourne pas dans les bidons, puisqu'il n'y avait pas de refroidisseurs ni rien ! *(Karnod)*

- **Trenkañ ar c'hoat** : Attaquer le bois (acidité) ; **Kar ma vé lesket 'n dorchenn ba'r pressouer re bell, drenka toud ar c'hoat hag an traou pet(r)a !** : Car si on laisse le coussin trop longtemps dans le pressoir, ça attaquait tout le bois et tout quoi ! *(Kareis)*

**TRESS / TRASS** [trɛz-s] [traz-s] : [***trecc*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['trɛsu]) ; Trace / Figure (fig)

**Deut ar re-mañ maes klask an tress** : Ils sortirent pour chercher la trace *(Plonee)* ; **Sant a reent an tress a-walc'h med yeent ket gwal vounnus pegur voa re leun o gov oa** : Ils sentaient assez bien la trace mais n'avançaient pas très vite car leur ventre était trop plein *(Plonee)* ; **Oh hemañ n'eus ket tress gol-vad (a)nèoñ 'hat, peta rafemp ga hezh ?** : Oh ma foi il n'a pas fière allure, que ferons-nous de lui ? *(Plonee)*

- **Be tress ar viser war *ub.*** : Avoir mauvaise mine ; **War houm(añ) (e)ma ket miser na tress ar viser heñ !** : Elle n'a pas l'air miséreuse ni d'avoir mauvaise mine *(Kolloreg)*

**TRESSAÑ** ['trɛsə] : [***treçza*** 1732] vb. ; Tracer / Figurer

- **Be tresset-fall** ['trɛsᵊ'fal] : Avoir mauvaise mine / Être moche ; **Tresset-fall é-hemañ** : Il a mauvaise mine *(Plouïe)* ; **Tresset-fall a oè med pin(vid)ig oè** : Elle était moche, mais elle était riche *(Kergrist)* ; **Tud tress'-fall, tud ga un neubeud yec'hed** : Des gens qui ont mauvaise mine, des gens ayant peu de santé *(Kleden)*

**TRÊT** [trɛd-t] : [***træt*** 1633] n.m. (pl. **-ou** ['trɛtu]) ; Trait d'attelage (cf. **JUJOU**)

**Neuhe vije laket un trêtou dê** : On leur mettait donc des traits d'attelage *(Skrigneg)* ; **An trêtou vije ba'r fourajou laket war o c'hein, mod-all an trêtou a gouefe war an douar** : Les traits d'attelage se trouvaient dans les fourrages mis sur leur dos, autrement les traits tomberaient parterre *(Skrigneg)* ; **Un dorchenn vije laket d'ar gaseg hag un trêtou war hi c'hein, hag ur c'hulier da stagañ deuh ar c'harr** : On mettait un coussin de selle à la jument et des traits d'attelage sur le dos, ainsi qu'un avaloir pour attacher à la charrette *(Skrigneg)* ; **Un trêtou vij(e) ha' vije laket, staget vije ga ur gordenn deuh o bruched da 'h ampech 'naoñ da goueo** : Il y avait des traits d'attelage qu'on mettait, qu'on attachait avec une corde à leur poitrail pour l'empêcher de tomber *(Skrigneg)* ; **Vije lar(e)t dê « diluïñ » pa vijent louïet ga'n trêtou, ma 'h ee ar c'harr dre 'n tu-all d'an trêtou, pass beañ 'kreis an trêtou** : On leur disait « démêle » lorsqu'ils étaient emmêlés dans les traits, si la charrette allait de l'autre côté des traits, ne pas être au centre des traits *(Skrigneg)*

**TRETAMANT** [trɛ'tɑ̃.mən] : [***tretamant*** 1992] n.m. (pl. **tretamañchou** [trɛtɑ̃'mɑ̃(j)ʃu]) ; Traitement

**Hag an dour oa lous, kar d'ar mar(e)-se oa ket tretamant (e-)bed** : Et l'eau était sale, car à cette époque il n'y avait aucun traitement *(Ar Fouillez)*

**TRETAÑ** ['trɛtə] : [***tretaff*** 1499] vb. ; Traiter

**Goude, heñzh na tretet ar gaseg** : Ensuite il traita la jument *(Kleden)* ; **Nann, me(d) 'benn lakad jistr e-barzh a vijent tretet ga soufr !** : Non, mais avant d'y mettre le cidre, elles (barriques) étaient traitées au soufre ! *(Skrigneg)* ; **Me na drèton mann e-bed, me lakeon ket na temz, med teil a meus hañ !** : Je ne traite rien du tout, je ne mets pas d'engrais, mais j'ai du fumier hein ! *(Skrigneg)* ; **Ya, justamant ! Beñ gwelloc'h marc'had é se zo sur, med boñ ! Matrehe oagn ket tre kenkoulz 'vel koat vije prenet ha red lared vije tretet d'ar mar(e)-se, añfeñ boñ ar re-m(añ)-all oa derc'het memes-tra 'è !** : Oui, justement ! Ben c'est meilleur marché, c'est sûr, mais bon ! Peut-être n'étaient-ils pas tout à fait de même valeur que le bois qu'on achetait, et il faut dire que c'était traité à cette époque, enfin bon on gardait les autres aussi tout de même ! *(Pluskelleg)*

**TRETO** ['treto] : n.m. (pl. **-iou** [tre'toju]) ; Tréteaux

**Renket vije an taoliou, gwraet ga tretoiou ha pleñch** : On rangeait les tables, faites de tréteaux et de planches *(An Uhelgoat)*

**TREUCHENN** ['trəʃɛn] : n.f ; Tranche (pain)

**Meñ meus bet beb tro bar(a) (a-)ziwar ar planken ha vïe tapet din diga'r mevel ha vïe troc'het ur mell treuchenn, un' ar mod-se** : J'ai eu chaque fois du pain de la planche que le domestique me prenait et on me coupait une grosse tranche, une comme ça *(Plonee)*

**TREUJENN / TROJENN** ['trø:ʒən] ['tro:ʒən] : [***treungenn*** 1499] n.f. (pl. **treujou** ['trø:ʒu] **treuchou** ['trøʃu] **trojou** [tro:ʒu]) ; Tige / Trognon / Tronc

**Me meus bet poahet boued da ma moc'h ga treujou-lann** : J'ai eu cuit de la nourriture pour mes cochons avec des troncs d'ajoncs *(Plouïe)* ; **An treujou oa chom(e)t, mod-all nagn debet toud an avalou !** : Il restait les trognons, ils avaient sinon mangé toutes les pommes ! *(Poullaouen)* ; **Treuchou-lann d'o(be)r tan, vijent ket troc'het berr hañ ! Vije lesket perchennou ha' vije lojet neuh(e) ba-us d'ar hreñch** : Les troncs d'ajonc pour faire du feu, on ne les coupait pas courts hein ! On laissait des perches qui étaient alors rangés au-dessus de la grange (c-à-d. à l'étage) *(Ar Fouillez)* ; **Ya, d'ar mar(e)-se vije ur c'hinder da ma zad na ur billig 'vid drailho an trojou hag ba'r gooñ neu'n pé vije ket re labour 'hend-ell ar gooñ war-lerc'h vije troc'h(et) ha renet ha vïent jerbet ba'r sec'hor neu'n** : Oui, à cette époque, un cousin à mon père avait un disque pour couper les troncs et alors l'hiver lorsqu'il n'y avait pas trop de travail, sinon l'hiver d'après on coupait, dirigeait et on les gerbait alors au sec *(Pluskelleg)* ; **Ya, petram oa ur piler-koat ahe da skoiñ ga'n hach da droc'hiñ lann, tenn 'n treujou kuit** : Oui, autrement il y avait là un pilon en bois pour frapper à la hache et couper l'ajonc, enlever les troncs *(Plouïe)* ; **Jetèh ur vorc'had pe diw dê ba'r ras(t)ell hag 'h eeh dé gass 'nê maes war-lerc'h ha jomè toud an treuj(ou) ba'r machin, zebègn ket (a)naoñ ar mo(d)-s(e) (a)nê !** : Vous leur jetiez une fourchée ou deux dans le râtelier et vous alliez les envoyer dehors ensuite et toutes les tiges restaient dans la machine, elles n'en mangeaient pas ainsi ! *(Kleden)* ; **Ar melchen, keid (e)mañ glas, (e)ma 'n dreujenn ha (e)ma 'n deliou hag ar fleur ! An dra-s(e) zo boued d'ar saout, med ma sec'h (a)naoñ, ar re-s(e) gouev toud ha jom keme(d) 'n dreujenn barzh** : Le trèfle, tant qu'il est vert, il y a la tige, les feuilles et les fleurs ! C'est de la nourriture pour les vaches, mais s'il sèche, elles tombent toutes seules et il ne reste que la tige *(Kleden)* ; **Pigur ar pezh ràè ar blas, pigur d'ar voenn é an deliou bihen oa ba'r melchen, ma peus ket deliou barzh ha traou ar mo(d)-s(e), beñ jom keme(d) 'n dreujenn hag ar loned zebègn ket hezh (a)nè** : Puisque ce qui donnait le goût, puisque pour le foin ce sont les petites feuilles qu'il y avait dans le trèfle, si tu n'as pas de feuilles et de trucs du genre, ben il ne reste que la tige et les bêtes n'en mangent pas *(Kleden)* **Hag an trojennou vije tennet maes a-peu-prè toud, vije ket miret, kar 'hend-ell vije dern ha' vïent ket pell lak un toull(ad) trojou barzh ha se ree ur pezh vagodenn duzhtu ha pounner !** : Et on enlevait a-peu-près tous les troncs, on ne gardait pas, car sinon certains n'étaient pas longs à y mettre quelques troncs et ça faisait de suite un gros fagot et lourd ! *(Pluskelleg)*

**TREUJENN-GAOL** ['trøʒən'go:l] : n.f. (pl. **treujou-kaol** ['trøʒu'ko:l]) ; Clarinette

**Ha 'biou oa ur c'horn-all ha' vije treujou-kaol, med dre zu-mañ oa ket** : Et à côté il y avait un autre coin où il y avait des clarinettes, mais par chez moi il n'y avait pas *(Skrigneg)* ; **Ga un dreujenn-gaol a'h ee da son ba'h an eureujou, p(a) oa yowank ha 'h ee da choukour son, vij(e) ket i-hun, med ga'r re-all !** : Il allait jouer de la

clarinette dans les noces, lorsqu'il était jeune et il allait aider à sonner, il n'était pas seul, mais avec les autres ! *(Skrigneg)*

**TREUJOU** ['trø:ʒu] : [***treusou*** 1499] n.pl. ; Seuil

**Aseet é war an treujou** : Il est assis sur le seuil *(Plouïe)* ; **Me(d) pé zigouee da ma mamm beañ war an treujou à chilou o c'hoñversassïon a ree un tamm passadenn 'benn mond ba'h an ti** : Mais lorsqu'il arrivait à ma mère d'être sur le seuil à écouter leur conversation, elle faisait un petit raclage de gorge avant d'aller dans la maison *(Skrigneg)*

**TREUL** [trø:l] : [vx. br. ***troul, traul, tre(u)l*** ; ***treul*** 1992] n.m. ; Enfant malheureux (délaissé, mal fagoté)

**Pe-seurt tammig treul out-te !** : Pauvre petit ! (à plaindre, qui fait pitié) *(Plouïe)*

**TREUS** [trø:z-s] : [vx. br. ***trus*** ; ***treus*** 1499] ad. ; De travers / Qui marche les pieds de travers (cf **A-DREUS**)

**Ha goude vise bet un tamm treus** : Et malgré qu'il fut un peu de travers (son allure) *(Plouïe)* ; **Treus n'é ket toutafed pugwir un dèn treus so treuselleg (iv)e me(d) (e)n ur mod so !** : Il n'est pas tout à fait de travers puisque une personne de travers marche aussi les pieds de travers mais d'une certaine façon *(Ponvel)* ; **Choñj oan memes-tra lar ho treid (e)maint ket ken treus (e)vel heñi ar penn-deñied bi(he)n** : Je pensais tout de même que vos pieds ne sont pas autant de travers que celui du petit agneau *(Kleden)*

- **Ba-treus** : En travers de ; **Ha un' oa bet 'lak(ad) un orjelenn dèoñ ba-treus ar winojenn ha 'lak(ad) ur bern kaoc'h-saout deuh a-raog ba'n tu-all** : Y en a un qui était allé lui mettre un fil en travers du sentier et mettre une bouse de vache sur le devant de l'autre côté *(Brennilis)*
- **En-treus** : De travers ; **Med d'egil(e)-all voa laket dèoñ (e)n-treus** : Mais au second autre il lui mit de travers *(Plonee)* ; **Hag a houzh oa fin, hou(zh) ouïe lak ar brankariou en-treus, set' vis(e) ket daw dèi ku(l)ieriñ tamm (e-)bed !** : Et elle était fine, elle savait mettre les brancards de travers, elle n'avait donc pas du tout à prendre appuis sur l'avaloir ! *(Speied)* ; **Choñj dusken doc'h doc'h hezh oan 'kont(o) doc'h : Ar mailher dé lak(ad) ba'r valc'h, hezh 'h ee en-treus** : Je pensais vous montrer celui dont je vous parlais : Le manche à mettre dans la faux, il allait de travers *(Kleden)* ; **Ur rèr dïaes, an dra-he zo un' ha' na vé ket kontant gwech e-bed, be dalc'h-mad un dra bennaket vé 'n-treus gantoñ** : Un « cul difficile » c'est un qui n'est jamais content, constamment quelque chose qui va de travers *(Plouïe)*
- **Hent-treus** : Chemin de traverse ; **Roujou-koat war an hent-treus** : Des roues en bois sur le chemin de traverse *(Kergloff)* ; **Kar ar re ranke mond pell ga'n heñchou-treus hag ar gwinojennou, e-beñ na c'hoazh da toud ar re-he da yedal !** : Car ceux qui avaient de la distance à faire par les chemins de traverse et les sentiers, eh ben il leur fallait tous être à l'affût ! *(An Uhelgoat)* ; **Ba'n heñchou-treus la vije kimed lutined ! Hag an Ankou ! Hag an teuched ! Toud !** : Les chemins de traverse étaient peuplés de lutins ! Et l'Ankou ! Et les revenants ! Tous ! *(An Uhelgoat)* ; **Oa ket (ne)med heñchou-treus toud d'ar mare-se d'hond d'ar c'hêriou** : Il n'y avait que des chemins de traverses à cette époque-là pour aller aux villages *(Plouïe)*
- **Kaoseal (e)n-eñwn ha (e)n-treus** : Parler à tort et à travers ; **Errou é un tamm bihen fougeer, heñ oar kalz draou ha' gaosev (e)n-eñwn ha (e)n-treus** : Il est devenu un peu vantard, il sait tout et parle à tort et travers *(Lokmarïa)*
- **Mond treus** : Aller de travers ; **Sell anê fout ba p(e)-lec'h ! Sell deuh en i amzer weli toud an traou tond maes deus an douar, toud pezh zo glas zo reud, war-lerc'h vegn aet treus matresse med...** : Regarde-les peu importe où ! Regarde selon sa période tu verras tout ce qui sort de la terre, tout ce qui est vert est raide, ensuite ils vont peut-être de travers mais... *(Karais)*
- **Treid-treus** : Pied-bot (insulte) / Pieds de travers ; **Map-kast treid-treus !** : Espèce de pied-bot ! *(Skrigneg)*
- **Ur vale-treus** : Une démarche les pieds de travers *(Plouïe)* ; **Treus é** : Il marche les pieds de travers *(Plouïe)*
- **War-dreus** : En travers ; **Ar mevel taol ar machin war-dreus e gein** : Le valet fout le machin en travers de son dos *(Plonee)*

**TREUSAD / TREUCHED** ['trø:zəd-t] ['trøʃəd-t] : [***treziatt*** 1744] n.m. ; Moment / Instant / Part / Petit peu de

**Un treuched hir pe un treuched berr** : Un long moment ou un court instant *(Plouïe)* ; **'Pad un treuched oa bet oc'h ober skol demp** : Il nous a fait école pendant un moment *(Plouïe)* ; **Un treuched-labour mamp gwraet** : Nous avons fait une (bonne) part de travail *(Plouïe)* ; **Un treuched-bale / fagod / troc'h-foenn...** : Un petit peu de marche / de fagots / de coupe de foin... *(Plouïe)* ; **Me meus choñj lar ma zad na prenet ur marc'h ahe hi-se pad un treuched ha vise ganomp labourad** : Je me rappelle de mon père qui avait acheté un cheval là comme ça pendant un moment et il travaillait avec nous *(Plouïe)*

**TREUSELLEG / TREUSEULIEG** [trø'zɛləg-k] [trø'zøljəg-k] : [***trezellek*** 1919] n.m. ; Personne qui marche les pieds de travers (cf. **(BALE-)TREUS**)

**Sell 'ta pe-seurt treuseulieg zo hond 'biou ahe** : Regarde le gars qui passe là-bas, il marche les pieds de travers *(Plouïe)* ; **Treus n'é ket toutafed pugwir un dèn treus so treuselleg (iv)e me(d) (e)n ur mod so !** : Il n'est pas tout à fait de travers puisque une personne de travers marche aussi les pieds de travers mais d'une certaine façon *(Ponvel)* ; **Un treuselleg, an-heñi (e)ma an eil troad lared kenô d'egile !** : Un « treuselleg », celui dont son pied dit au revoir à l'autre ! *(Ponvel)*

**TREUSENN / TREUJENN** ['trø:zən] ['trø:ʒən] : [***treujen*** 1869] n.f. (pl. **-ou** [trø'(z/ʒ)ɛnu]) ; Traverse

**Un dreujenn vije laket war-gourr(e) an treig da zelc'hen, 'velt un treber oa, blame(d) daoñ da gaoud plass da chom plén 'è** : On mettait une traverse sur les pieds pour soutenir, c'était comme un chevalet, pour qu'il ait de la place pour aussi rester horizontal *(Skrigneg)*

**TREUSER / TREUCHER** ['trø:zər] ['trøʃər] : n.m. ; Traverse

**An dalc'h-karr nôa un tamm koat 'è, tri bow, an dra-he vïe troc'het 'bénn vïer krog troc'h 'r c'hoat da 'r gaoñw, é separ(e)t ar mo(d)-se ha gou(de)-se neuhe, ba'r beg am(añ) : Heñ oa gwraet un toull barzh ha c'hwi lake ur plankon ahe goud(e)-se neuhe, peus-solud heñ ! Un treucher, set(e) ar brankar repose àr an dow du** : La chambrière possédait aussi un bout de bois, trois pieds, c'était coupé quand on commençait à couper le bois l'hiver, il est ainsi séparé et alors ensuite, ici au bout : On y faisait un trou à l'intérieur et vous mettiez là alors une planche ensuite, relativement solide ! Une traverse, les brancards reposaient donc des deux côtés *(Laz)*

**TREUSIÑ / TREUJIÑ / TREUJO** ['trø:z(ə)] ['trø:ʒə] ['trø:ʒo] : [***treuzi*** 1659] vb. ; Traverser

**É treujiñ girjer, gwinojennou ha dour** : Traversant les haies, les sentiers et l'eau *(Poullaouen)* ; **Hag ur pezh koat da dreusiñ a vise** : Et il y avait un gros bout de bois qui traversait *(Berrien)* ; **Ha oa daw dê treus ur c'hoat, ur c'hoat bras** : Et il leur fallait traverser un bois, un grand bois *(Kleden)* ; **Daw vij(e) treujo Koat-Frêw ha ene vije partïadou 'e** : Il fallait traverser la Forêt de Fréau et là il y avait des parties aussi (des jeux) *(Skrigneg)* ; **Ha pé oa-hañw digouêt ha treuset ar park ahe gis-s(e)** : Et lorsqu'il arriva et qu'il traversa le champ comme ça *(Kleden)* ; **Na treujet amañ c'hoazh ha aet d'ar gar ! Te gav dit oa'i ket 'h aretet ahe !** : Il avait traversé ici encore et parti à la gare ! Et tu crois qu'elle s'était arrêtée là ! *(Lokmarïa)* ; **Ha oè e(rr)o Jesus da dremen ha oè ket 'vid treujiñ ar riñvier** : Et Jésus allait passer, et il ne pouvait pas traverser la rivière *(Kergrist)* ; **Ar re-he dreuse 'n-eñwn ba partoud ! Me n'ounn ket 'vid pet(r)a 'ha ! Da zond an eil tu d'egile...** : Ils traversaient partout directement ! Ma foi je ne sais pas pour quoi ! Pour venir d'un côté et de l'autre... *(Plouïe)* ; **Ur vel(in) zo ha oa daw treus ar stêr ga'r greun war ho kein ha dond en-dro ga'r sac'had-bleud d'an tu-h(ont)** : Il y a un moulin et il fallait traverser la rivière avec le grain sur le dos et revenir le sac de farine là-bas *(Sant-Wazheg)* ; **Ar fesanted, ar re-h(e) ouïe se(v)el fesanted mo(d)-s(e), ba'r c'hoajou ah(e) ha lod a ouïe treus' ar stêr 'è, ba Kerzail ahe, dre ar stêr ar mo(d)-se ha yee da dap ar re-h(e) da 'n nos c'hoah !** : Les faisans, ils savaient lever des faisans comme ça, là dans les bois et certains savaient aussi traverser la rivière, là à Kerzail, par la rivière comme ça et allaient encore les prendre la nuit *(Laz)* ; **Ha bet oa bet blesset, un tenn ur wech na treuse(t) i skoa daoñ, med na ket gwel(et) lar oa blesset ken na gwel(e)t ar gwad, pudur an dud vïe enervet toud mod-se !** : Et il fut blessé, une fois un tir lui avait traversé l'épaule, mais il ne vit pas qu'il était blessé jusqu'à ce qu'il vit le sang, puisque les gens étaient complètement énervés comme ça ! *(An Uhelgoat)*

**TREUS-KOG** [trøs'ko:g] : n.m. ; Père nourricier (homme qui marie une femme enceinte d'un autre) / Père putatif

✗ *cf.* : ***chilgog, koges***

**Heñ n'é keme(d) un treus-kog** : Il n'est qu'un père nourricier *(Skrigneg)* ; **Pet(r)a te heus da lar(e)d te, treus-kog ?!** : Qu'est-ce que t'as à dire toi, père putatif ?! *(Skrigneg)* ; **Gwich-all vije laret an dra-he pa 'h ee ga ur plac'h hag a vije dougéres ha 'h ee d'o(be)r ar golo-pod hag a vije gwraet un treus-kog deusoutoñ** : On disait ça autrefois lorsqu'il partait avec une femme qui était enceinte, il allait faire le père nourricier qu'on appelait un « treus-kog » *(Skrigneg)* ; **Un treus-kog é 'n (hi)ni 'h ee ga ur plac'h hag ar plac'h-se oa deja dougéres deus un'-all ha pa vije ket 'vid kaoud an (hi)ni na laket 'nèi dougéres, kentoc'h 'vid chom e'h ee ga un'-all ha' vije kontant deusouti** : Un père nourricier c'est celui qui allait avec une femme et cette femme était déjà enceinte d'un autre, lorsqu'elle ne pouvait pas avoir celui qui l'avait mise enceinte, plutôt que de rester (seule) elle allait avec un autre qui l'acceptait *(Skrigneg)*

**TREUSLOAIAÑ** [trøz'lwajə] : vb. ; Aller de travers (avec des béquilles)

**Deus 'ta, treusloaiet, sav da dreid !** : Viens là, de travers, lève tes pieds ! *(Poullaouen)*

**TREUS-PLANT** [trøs'plɑ̃n-t] : [***treuz-plant*** 1732] n.m. ; Transplant

**TREUSPLANTAÑ** [trøs'plɑ̃nta] : [***treuzplanti*** 1732] vb. ; Transplanter / Repiquer (plantes)

**Ga ur broch-keuneud meus gwraet toullou ba'n douar 'vid treusplantañ ar pitrabes ru** : Munis d'une brindille j'ai fait des trous dans la terre pour repiquer les betteraves rouges *(Plouïe)*

**TREUS-YEOT** [trøz'ɟɛ̀wt] : [***treusgheäot*** 1716] coll. ; Chiendent

**Pugur ma vise laket re vras ba-lec'h oa yeot ha surtoud treus-yeot ahe his-se** : Puisque si l'on rendait trop grand là où il y avait de l'herbe et surtout du chiendent comme ça *(Plouïe)*

**TREUT** [trø(:)d-t] : [***treut*** 1632] ad. ; Maigre / Faible / Chiche / Clairsemé (-e) (herbe)

**Ar re dreut vïe ur pris ijelloc'h neuhe** : Les maigres étaient donc à un prix plus bas *(Plouïe)* ; **Traou dreut** : Des bêtes maigres *(Skrigneg)* ; **Ar saout vije treut** : Les vaches étaient maigres *(Skrigneg)* ; **Oh amañ zo ur c'hi ha n'é ket treut !** : Oh il y a ici un chien qui n'est pas maigre *(Skrigneg)* ; **Childreut vije laret deus an heñi vije treut-mat** : On disait « childreut » de celui qui était bien maigre *(Plouïe)* ; **Ba'r Bretagn oa ket voien dé gaoud (ne)med patates, segal ha neu'n gwinizh-tu ! Traou dreut toud !** : En Bretagne on ne pouvait avoir que des patates, du seigle et alors du sarrasin ! Que des trucs pauvres ! *(Kleden)* ; **Hezh so treut neuhe memes-tra ! Hezh zo sec'h neuhe !** : Il est quand-même maigre alors ! Il est sec alors ! *(Skrigneg)* ; **Ha e(rr)o oa-heñw maes deus e dilhad 'ha paotr-powr ! Hañ ! Treut !!!** : Il en était arrivé à flotter dans ses vêtements ma foi mon pauvre ! Hein !

Maigre !!! *(Kolloreg)* ; **Un dèn diskurlu vije laret pa vije doc'h un' bras ha treut** : On disait une personne filiforme quand c'était d'une grande et maigre *(Ar Fouillez)*

- **An a(v)el treut ha sec'h** : La bise ; **Pé vise an a(v)el ba'n nec'h vise a(v)el treut ha sec'h** : Quand le vent venait du nord il était faible et sec (la bise) *(Plouïe)*
- **Douar treut** : Terre pauvre
- **Mond treut** : Devenir maigre ; **Heñ zo aet treut, n'eus kimed an Ankou deusountoñ, un dèn diskard** : Il est devenu maigre, ce n'est plus qu'un sac d'os, une personne décharnée *(Kolloreg)*
- **Park treut** : Champ pauvre ; **Ur park treut, douar vall** : Un champ pauvre, de la mauvaise terre *(Kleden)*
- **Taol treut** : Table chiche ; **Ba ti hezh a vé treut an daol** : Chez lui la table est chiche *(Plouïe)* ; **Ene zo un daol treut !** : Là il n'y a pas grand-chose à manger *(Plouïe)*
- **Treut (e)vel re(w)r ur gegin ba mis c'hwevrer** : Maigre comme le cul d'un geai en février (normalement gros) *(Poullaouen)*
- **Treut ha reud** : Maigre comme un clou *(Skrigneg)*
- **Treut-ki / Treut (e)vel chach / Treut ha reut** : Maigre comme un clou
- **Treut ken a sec'h** : Épais comme une biscotte (maigre si bien qu'il sèche) ; **Houzh zo treut ken a sec'h** : Elle est épaisse comme une biscotte *(Skrigneg)*
- **Treut-treut-treut** : Très très maigre ; **Med ur marc'h a voa ha' voa un' treut-treut-treut da wel, treutoc'h (e)vi(d) ar re-all, ar re-all voa lard toud ! Heñ voa ket** : Mais il y avait un cheval qui était tellement maigre à regarder, plus maigre que les autres, les autres étaient bien gras ! Lui ne l'était pas *(Plonee)*
- **Troc'her treut** : Pingre (qui coupe le pain trop finement) ; **Gad un troc'her treut vise troc'het ar bara un tammig pass gwal dew drame d'espern anaoñ** : Le pingre coupait pas le pain bien épais bien épais pour l'économiser *(Plouïe)*

**TREW** ['trɛw] : [vx. br. ***treb*** ; ***tref*** 1050] n.f. (pl. **-tre(r)wiou** ['trɛ(r)wju]) ; Quartier (de commune)

✗ *syn.* : ***bar, deog, kartel, karter, pal***

**Ba Lennon d'ar mare-se voa teir chapel, sete an dra-he ree teir drew** : Il y avait à cette époque-là trois chapelles à Lennon, ça faisait donc trois quartiers *(Lennon)*

- **Trew-lann** [trɛw'lɑ̃n] : n.f. (pl. **trerwiou-lann** ['trɛrwju'lɑ̃n]) ; Partie centrale de Plouyé ; **Me meus ket gallet gwech e-bed kompren da be-rag e vise gwraet « an drerwiou-lann » deus an dra-he** : Je n'ai jamais pu comprendre pourquoi on appelait ça « ***an drerwiou-lann*** » *(Plouïe)* ; **Ni zo ba'n drew-lann** : Nous sommes dans la partie centrale de Plouyé *(Plouïe)*

**TRI** [triː] : [***try*** 1499] nombre m. ; Trois (cf. **TEIR** : nombre f. ; Trois) & **TRI** : n.f. ; Troisième

**Ma zad, ma mamm ha me, tri oamp barzh** : Mon père, ma mère et moi, nous étions trois à l'intérieur *(An Uhelgoat)* ; **Ur familh ga tri bugel zo ur familh vras** : Une famille de trois enfants est une grande famille *(Brasparzh)* ; **O-zri krog em chupenn** : Eux trois crochant dans ma veste *(Ar Fouilhes)* ; **An tri-all** : Les trois autres *(Landelo)* ; **Tri bla matresse ?** : Peut-être trois ans ? *(Plouïe)* ; **Tri bla oa bet 'tiskiñ gantoñ** : Il avait passé trois ans à apprendre avec lui *(Berrien)* ; **C'hwi rey tri daol war an douar** : Tu donneras trois coups au sol *(Plonee)* ; **Mi meus bet tri, me(d) ma re zo gan(e)t toud ba'r gêr !** : J'ai eu trois (enfants), mais les miens sont tous nés à la maison ! *(Lokarn)* ; **Lesket vise ar silzig dow zevezh matrehe, tri de touljust, pegur ar re-he zisec'h** : On laissait les saucisses peut-être deux journées, tout juste trois jours, puisque elles se dessèchent *(Kolloreg)* ; **Hag a vis(e) lar(e)t din mond da jikour ga ma sri jô, pugur heñw na kemed dow neu'n** : Et on me dit d'aller aider avec mes trois chevaux, puisqu'il n'en avait alors que deux *(Speied)* ; **Bet é bet daw labourad kalz, surtoud me meus bet ma sri assames ba Kemper** : Il a fallu beaucoup travailler, surtout que j'ai eu mes trois (enfants) à Quimper *(Sant-Wazheg)* ; **Un eubeules (a) dri bla** : Une pouliche de trois ans *(Karnod)* ; **Ya, me oa an heñi koshoñ ha ma breur, an eil oa trivec'h mis yowankoc'h, an heñi-ell, an dri trivec'h mis war-lerc'h an eil (iv)è** : Oui, j'étais le plus vieux et mon frère, le second était de dix-huit mois plus jeune, l'autre, le troisième également dix-huit mois après le second *(Lokarn)* ; **Olala ! Lar an otro deuh an dri** : Holala ! Dit le monsieur au troisième *(Landelo)* ; **An tri gentañ !** : Les trois premiers ! *(Kergloff)*

- **In dow-ha-tri** : En deux-et-trois (danse) ; **Kar barzh ar gavotennou-se a feus gavotenn Kereis a vé gwraet in dow-ha-tri** : Mais dans ces gavottes tu as la gavotte de Carhaix qui se fait en deux-et-trois *(Plourac'h)*
- **In tri-ha-pevar** : En trois et quatre ; **Honn(e)zh zo ur gavotenn in tri-ha-pevar (iv)è med un tri-ha-pevar ha n'é ket braw da gontañ, kar gan ar pajou chassees da dro(a)d klei deus an tamm dow hag an tamm pevar** : Ce n'est une gavotte en trois-et-quatre non-plus mais une trois-et-quatre qui n'est pas facile à compter car pour tes pas tu chasses ton pied gauche au deuxième et au quatrième temps *(Plourac'h)*
- **Ober dow pe dri joñj** : Y réfléchir à deux fois ; **Sell ar vamm-gozh na gwraet dow pe dri joñj neuhen, à joñjal : Ma ! Pet(r)a rañw ?! Pren(iñ) a rañw 'naoñ pe bet(r)a ?!** : Donc la grand-mère y réfléchit alors à deux fois, en pensant : Eh bien ! Qu'est-ce que je fais ?! Je l'achète ou quoi ?! *(Skrigneg)*

**TRÏAÑ** ['trijə] : vb. ; Trier (cf. **DIBAB)**

**Ya, pé vïer 'tornañ vïent e-se trïet** : Oui, lorsqu'on battait, elles étaient donc triées (la balle) *(Plonee)* ; **Daw vé dac'h, an avalou brein, pass lesken (a)nê, trïañ (a)nê un tamm !** : Il vous faut ne pas laisser les pommes pourries, les trier un peu ! *(Kareis)* ; **Oan komañs d'ober patates seleksionet ha meus choñj oaint trïet ha-toud ha prest d'hond toud kuit** : J'avais commencé à faire des patates sélectionnées et je me rappelle qu'elles étaient triées et-tout et toutes prêtes à partir *(Plouïe)* ; **Vijent trïet 'n-or lak anê ba'r steud dija, vïent ingalet ! Mem lake 'nê prop ha goud(e) ga(v)es 'nê prop 'vi(d) eren 'nê !** : On les triait en les mettant déjà en andains, on les égalisait ! Je les mettais proprement et ensuite tu les trouvais propres pour les lier ! *(Pluskelleg)*

**TRIBLIDÏE !** [tribli'dijə] : juron ; Foutre Dieu !

**Pe-sort hano peut ?! – Marjan-Koz laron dit ! Triblidïe !** : Quel est votre nom ?! Je te dis Marie-Jeanne Koz ! Foutre Dieu ! *(An Uhelgoat)*

**TRIBUNAL** [tribynal] [tri'by.n] : [***tribunal*** 1992] n.m. (pl. **-ou** [triby'nalu]) ; Tribunal

**An tribunal oa ba Kastellin 'ha paotr !** : Ma foi le tribunal était à Châteaulin mon gars ! *(Brennilis)* ; **Ha neu'n oa bet kasset d'an tribunal** : Et elle fut donc amenée au tribunal *(Kergrist)* ; **An tribunal ra rêson dac'h** : Le tribunal vous donne raison *(Kergrist)* ; **An test faoss 'h ee d'an tribunal da lared traou pezh n'o ket gwir** : Le faux témoin allait au tribunal pour dire des choses qui ne seront pas vrais *(Ponvel)* ; **Ah, med ar chachourien e-se ! Nagn ket ka(ve)t o c'hont 'nê b(l)am ma vïe bet tapet-heñw oa bet heñw ur wech-all ba'n tribun' ba Montroules** : Ah, mais donc les chasseurs ! Ils n'avaient pas trouvé leur compte parce que s'il avait été pris, il aurait été une autre fois au tribunal à Morlaix *(Speied)*

**TRICH / TRUCH** [triʃ] [tryʃ] : [***trig*** XVe] : n.m. & ad. ; Triche / Tricherie / Méchant (-e)

**Hag-eñw oa re a druch din àrlene ba'n departamantal ba Gwengamp** : Parce que pour moi il y avait eu trop de tricherie l'an dernier dans la départementale de Guingamp *(Karnod)*

- **Be truch deus *ub.*** : Être méchant (-e) envers *qqn.* ; **Ni n'omp ket truch deus an anevaled** : Nous ne sommes pas méchants envers les animaux *(Skrigneg)*
- **Ober truch da *ub.*** : Faire des méchancetés à *qqn.* ; **Ur jô zo fin ! Ur jô neus ur c'harakter fin heñ ! Hag ma skoï war'naoñ, ma reeï truch daoñ...** : Un cheval, c'est fin ! Un cheval, c'est d'un fin caractère hein ! Et si vous le frappez, si vous lui faites des méchancetés... *(Kareis)*
- **Ober truch deus *ub.*** : Gruger *qqn.* ; **Un dèn ha' refe ket truch da heñi e-bed** : Quelqu'un qui ne grugerait personne *(Ponvel)* ; **Med lod matrehe ree truch (e)vid se hag a 'h arete** : Mais peut-être certains grugeaient pour ça et arrêtaient *(Ponvel)* ; **Oy ! Eo ! An (hi)ni oa 'h o(be)r un tamm truch deuh ar re-all ! Eh ! Med neuhe vije skôet daoñ war i loa !** : Oh ! Si ! Celui qui grugeait quelque peu les autres ! Eh ! Mais alors on lui frappait sur sa cuiller ! *(Skrigneg)*

**TRICHAÑ / TRUCHAÑ** ['triʃə] ['tryʃə] : [***trincha*** 1659] vb. ; Tricher

**Ha war-benn an dra-he, alïes vije lod nagn c'hoant da drichañ** : Et à propos de ça, souvent certains voulaient tricher *(Berrien)*

**TRICHER / TRUCHER** ['triʃər] ['tryʃər] : [***trichezr*** 1499] n.m. (pl. **-ien** [try'ʃɛrjən]) ; Tricheur

**Re drucherien vé** : Il y a trop de tricheurs *(Poullaouen)*

**TRIDE** ['tri:də] (& parf. **TRIDEG** ['tri:dəg-k] devant une voyelle) : [vx. br. ***tride, treded, trete***] pron. f. ; Troisième (cf. **TRIVED**)

**Med gwech-all vije diw foar, foar ar vis d'ar yow kentañ deus ar mis ha foar an dride yow da-houde** : Mais autrefois il y avait deux foires, la foire du mois le premier jeudi du mois et ensuite la foire du troisième jeudi *(An Uhelgaot)*

**TRIDIG** ['tri:dig-k] : n.f. (pl. **-ou** [tri'di:gu]) ; Étourneau

**Med d'ar mar(e)-s(e) oa ket tridigou 'vel zo brem(añ), ar re-s(e) tà deus ar broiou-ell** : Mais à cette époque il n'y avait pas d'étourneaux comme maintenant, ils viennent d'autres pays *(Kareis)*

**TRIK** [tri.g-k] [triɟ-c] : coll. (sing. **-enn** ['trikən]) ; Gaillet grateron (botanique) / & sing. Canne

✗ *syn.* : *(canne)* ***bazh-penn-kamm*** *(gaillet grateron)* ***spegéres, stagéres***

◆ Canne ; **Tap an drikenn d'ond war-lerc'h saout !** : Prends la canne pour suivre les vaches ! *(Speied)*

◆ Gaillet grateron ; **Un drikenn e-hun gaeh ket ba ur park 'noh !** : Tu ne trouves pas un gaillet grateron tout seul dans un champ ! *(Speied)*

**TRIKAMARDAÑ** [trika'mardə] : vb. ; Bricoler

**Hezh zo trikamardañ traou 'hond amañ d'ober un dra ha 'hond d'ober un dra-all, ha vé ket gwraet mann e-bed en-eñwn** : Il ne fait que bricoler en allant par ici faire des choses, et par là faire autre chose, et il ne fait rien de concret *(Plouïe)*

**TRIKAMARDER** [trika'mardər] : n.m. (pl. **-ien** [trikamar'dɛrjən]) ; Bricolo / Bricoleur du dimanche

**Hezh zo un trikamarder, un dèn ha neus ket stumm vad e-bed evid dilüiañ e labour** : C'est un bricoleur du dimanche, quelqu'un qui ne s'y prend vraiment pas bien pour organiser son travail *(Plouïe)*

**TRILH / TRI** [trij] [tri:] : [***treill*** 1499] n.f. ; Clôture / Grillage / Palissade / Haie vive

**Un dri** : Une clôture *(Kergrist)*

**TRIMAR** [trimar] : n.m. ; Trimard

➢ **War an trimard** : En piste (boire) ; **War an trimard bemde walc'h** : Tous les jours en piste *(Poullaouen)* ; **Ha wichou vise tud hag a bartïe ar mod-se deuh ar yêr d'ond da glask chistr tro kêriou ha vi(s)e laret « aet é war an trimar »** : Et parfois il y avait des gens qui partaient comme ça de la maison pour faire le tour des hameaux pour chercher du cidre et on disait « il est parti en piste » *(Poullaouen)*

**TRIÑCHON / TREÑCHON** ['trĩʃən] ['trẽʃən] : [vx. br. ***trin(c)ion*** ; sing. ***trinchonenn*** 1499] coll. ; (de l') Oseille (botanique)

➢ **Triñchin-bras** ['trĩʃən'brɑːz-s] : [***trichin bras*** 1955] (de l') Oseille (*rumex acetosa*) ; **Triñchin-bras zo c'hoazh 'è, me oar debiñ deusoute ur wech dre var(e)** : Il y a aussi la grande oseille, j'ai l'habitude d'en manger une fois le temps *(Laz)*

➢ **Triñchin-koukou** ['trĩʃənku'ku] : [***trinchen couccoucq*** 1633] (de l') Oseille (*rumex acetocella*) ; **Triñchin-koukou ha beb-sort toud ! Nin ouïe deb(iñ) 'nê hag ar c'hraoñ-douar !** : De l'oseille et de toute sorte ! Nous avions l'habitude d'en manger et les noix de terre ! *(Plonee)*

➢ **Triñchon-logod** ['trĩʃən'lɔːgəd-t] : [***trinchin-lôgôd*** 1821] (de l') Oseille ; **An triñchon-logod tà ba park ar re-bowr hag an alvaienn tà ba park ar fenaien(t)** : L'oseille pousse dans le champ des pauvres et la ravenelle dans le champ du fainéant (c-à-d. : l'oseille pousse dans les champs qui n'ont pas été assez amendés et la ravenelle dans ceux qui n'ont pas été suffisamment labourés) *(Kleden)*

**TRI-ROUE** [tri'ruwə] : n.m. ; Ceinture d'Orion

**An Tri-Roue, an dra-he oa ar penn-kentañ, gou(de)-se oa Bételgeuse** : La ceinture d'Orion, c'était la plus importante, il y avait ensuite Bételgeuse *(Laz)* ; **Ar re-s(e) ra parti toud deuh an Tri-Roue ha ar C'harr-Kamm ah(e) gis-s(e) ha weleh 'nê, med seulamant daw é gouïed just** : Elles font toutes partie de la Ceinture d'Orion et la Grande Ourse là comme ça qu'on voit, mais seulement il faut savoir exactement *(Kleden)*

➢ **Passêt an Tri-Roue ha ar C'harr-Kamm gantoñ** : Il a perdu la boule (mot-à-mot : Passées sont la Ceinture d'Orion et la Grande Ourse avec lui) ; **Komañs é dé goll e benn gantoñ, hezh é passêt an Tri-Roue ha ar C'harr-Kamm gantoñ !** : Il commence à perdre la tête, il a perdu la boule ! *(Kleden)*

**TRISSIKL** ['trisikl] : n.m. (pl. **-ed** [tri'sikləd-t]) ; Tricycle

**Nann ! Eh ya, un trissikl oa...** : Non ! Eh oui, c'était un tricycle... *(Lokmarïa)* ; **Oa kimed un tamm kached bennaket di-règ e drissikl, oa kemed kafe gantoñ** : Il n'avait qu'une petite caisse à l'avant de son tricycle, il n'avait que du café *(Lokmarïa)*

**TRIST** [trist] : [***trist*** 1499] ad. ; Triste(ment) / Maigri (-e) / Triste état / & Précaire **TRISTIG** ['tristig-k] : ad. ; Tristounet(te)

**Trist é hañ !** : C'est triste hein ! *(Skrigneg)* ; **He gwas so marw trist a-walc'h** : Son mari est mort assez tristement *(Kolloreg)* ; **Trist é ar bêleg Bolazeg** : Le prêtre de Bolazeg est dans un triste état *(Skrigneg)* ; **E(rr)o oa trist i(v)e hag ar mêr Ponvel oa klesk gwerzhañ 'nèi !** : Elle était arrivée dans un triste état et le maire de Plounévézel essayait de la vendre *(Ponvel)* ; **Goûd a reen lar oa ar bresel ha oa trist** : Je sais que c'était la guerre et que c'était triste *(Karnod)* ; **An dra-he vïe trist** : C'était triste *(Plouïe)* ; **Ken trist ma stad (e)vel hoc'h heñi doc'h** : Je suis dans une situation aussi précaire que la vôtre *(Landelo)* ; **Houzh, da neuhe, oa ur foar tristig vê** : Et donc, cette foire était souvent tristounette *(An Uhelgoat)* ; **Ha hih alvokad noè sa(v)et i vouezh pé wele pe-sort mod oa-hi ba'n disvegañs ha pene trist oa** : Et son avocat leva la voix quand il vit à quel point elle était dans l'opprobre et combien elle était triste *(Kergrist)* ; **Ma ! Trist é, hezh a ev bannac'hou a-walc'h (a)darre...** : Eh bien ! C'est triste, il boit encore des coups *(Berrien)* ; **Trist oa daoñ, malèrus é (e)ta koll un' yowank mo(d)-se tond ba'r bed** : C'était triste pour lui, c'est malheureux tien de perdre un jeune comme ça qui vient au monde *(Skrigneg)* ; **Ma é dam d'ar relijïon é trist walc'h gwel an dra-he** : Si c'est à cause de la religion c'est triste de voir ça *(Pleiben)* ; **Amañ (e)ma e(rr)o gol drist ar chomajow** : Les bâtiments d'habitation sont devenus tristes *(Kergrist)* ; **Gavot pé vije sterd ! Gavot pé vije joaius an dud ! Gavot pé vijent trist !** : Gavotte quand c'était dur ! Gavotte quand les gens étaient joyeux ! Gavotte quand ils étaient tristes ! *(Skrigneg)* ; **Mamm voa trist, mamm é bet c'hwerc'h vla heb he gwas ga ur verc'hig vihen** : Maman était triste, maman fût six ans sans son mari avec une petite fille *(Sant-Wazheg)* ; **Oh trist oa ar roue 'wel e vugale hond er roud pugur ouïe ket hag-eñw visent deut en-dro** : Oh le roi était triste de voir ses enfants prendre la route puisqu'il ne savait s'ils reviendraient *(Lokered)* ; **An dra-he oa an tristañ micher** : C'était le plus triste des métiers *(An Uhelgoat)* ; **Trist é memes-tra ! Ur bla war'n-ugent war-lerc'h, beñ an dud ra bresel ato ha 'n-im gann papred, possubl neugn cheñchet lec'h !** : C'est quand-même triste ! Vingt-et-un ans après, ben les gens font toujours la guerre et se battent sans cesse, quand bien-même ils ont changé de lieu ! *(Pleiben)* ; **Setu lare d'i vamm neuhe a oa trist memes-tra lar na kemeret un'-all da ramplassiñ 'naoñ ken buan 'ta !** : Il dit donc alors à sa mère que c'était quand-même triste qu'elle eut pris un autre pour le remplacer si vite ! *(Skrigneg)* ; **Trist é ! Maleürus é ! Ha goulskoude bremañ zo oustilhou ! Feneant é ar re-yowank !!** : C'est triste ! C'est malheureux ! Et pourtant il y a des outils à l'heure actuelle ! Les jeunes sont fainéants !! *(Ar Fouillez)*

➢ **Beañ trist ar jeu gantoñ** : Être dans une triste situation ; **Med hi bremañ sè na telefon(et) d'ar vamm-gàer 'è ha oa trist ar jeu ganti** : Mais voilà elle avait aussi téléphoné à la belle-mère, elle était dans une triste situation *(Skrigneg)*

➢ **Trist-trist** : Abominablement triste ; **Ar yow-se oa trist-trist ar foar hardi !** : Ce jeudi-là la foire était abominablement triste ! *(An Uhelgoat)*

➢ **Trist (e)vel ar seizh pezh marw** : Triste comme les pierres (mot-à-mot : triste comme les sept morts) *(Landelo)*

**TRISTIDIGEZH** [tristi'diːgəz-s] [tristi'diːɟəz-s] : [***tristidiguez*** 1623] n.f. (pl. **tristidigejou** [tristidi'geːʒu]) ; Tristesse

**Heñ na laret din ga kalz a dristidigezh** : Il m'avait dit avec beaucoup de tristesse *(An Uhelgoat)* ; **'N-om jalañ ga'n dristidigezh** : Se plaindre de tristesse *(An Uhelgoat)*

**TRI-UGENT** ['try:gən] [tri'y:gən] : [***triugent*** 1499] nombre ; Soixante

**Ar bla'ezh tri-ugent ma kemeret ar ferm amañ** : En 60 j'avais pris la ferme ici *(Plonee)* ; **Trizeg la tr(i)-ugent** : Soixante-dix-sept ans *(Lannedern)* ; **Ar wech-te oa bet devet matrehe tr(i)-ugent pe deg ha tr(i)-ugent maner** : Cette fois-là il fut brûlé peut-être soixante ou soixante-dix manoirs *(Landelo)* ; **Chomet oa bet bew da-beked n(a)onteg seiteg ha tr(i)-ugent ha oa bet operet ba n(a)onteg pe(va)r ha tr(i)-ugent** : Il resta vivant jusqu'en dix-neuf (cent) soixante-dix-sept et il fut opéré en dix-neuf (cent) soixante-quatre *(Lokarn)*

**TRIVEC'H / TRIWEC'H** ['tri:vəh] ['tri:wəh] ['tri:vah] : [***try chuech*** 1632] nombre ; Dix-huit

**Ar bresel kentañ, ar p'arzeg/triwec'h** ['parzɛk'tri:wəh] : La première guerre, la quatorze/dix-huit *(Skrigneg)* ; **Trivec'h la ! Da bek(ed) ar fin i(v)e neuhe** : Dix-huit ans ! Alors aussi jusqu'à la fin *(Berrien)* ; **Naw ell ! Sè an dra-he ree trivec'h 'tre toud !** : Neuf autres ! Ça faisait donc en tout dix-huit ! *(Plourac'h)* ; **Ya, me oa an heñi koshoñ ha ma breur, an eil oa trivec'h mis yowankoc'h, an heñi-ell, an dri trivec'h mis war-lerc'h an eil (iv)è** : Oui, j'étais le plus vieux et mon frère, le second était de dix-huit mois plus jeune, l'autre, le troisième également dix-huit mois après le second *(Lokarn)*

**TRIVED** ['tri:vəd-t] : [***trivét*** 1723] n.f. & ad. ; Troisième (cf. **TRIDE**)

**(A-)benn delun (e)mañ an dri(v)ed a vis-meurzh** : Lundi, c'est le trois mars *(Kergrist)*

**TRIZEG** ['tri:vəg-k] : [***trizec*** 1499] nombre ; Treize

**Trizeg la tr(i)-ugent** : Soixante-dix-sept ans *(Lannedern)* ; **Ha koulskoude ma gwraet trizeg doussenn** : Et j'avais pourtant fait treize douzaines *(Skrigneg)* ; **Matrehe voa dowzeg pe trizeg vla bennaket, pe pevarzeg** : Il avait peut-être douze ou treize et quelques années, ou quatorze *(Plonee)* ; **Trizeg la oa bet bew goude, med na ket bet gall labourad goude** : Après il vécut treize ans mais, il ne put travailler *(Lokarn)* ; **'Benn-neuh(e) oan mouss, neuhe matreh(e) dowzeg pe trizeg la** : J'ai même pour-lors, peut-être alors douze ou treize ans *(An Uhelgoat)* ; **Ha bremañ n'eus ket kin (ne)med trizeg-kant hanter a-peu-prè ha kalz a re-gozh** : Et maintenant il n'y a plus que mille trois cent cinquante à-peu-près et beaucoup de vieux *(Skrigneg)* ; **Trizeg a oagn ! Trizeg bugel ! Hag e-se ! Pe-lec'h gav dit vije c'hoant d'o(be)r « doup-ha-doup » d'ar re-he…** : Ils étaient treize ! Treize enfants ! Eh puis quoi ! Où est-ce tu crois qu'ils avaient envie de leur faire « à dada » (aux enfants) *(Skrigneg)*

**TRO** [tro] : prép. ; Aux alentours de / Aux environs de (cf. **E-TRO**)

**TRO** [tro:] : [vx. br. ***tro***] n.f. (pl. **-iou** ['troju]) ; Tour / Histoire (ce qui est arrivé à) / Secteur

**Toud an dud deus 'n dro, toud an dud** : Tous les gens du secteur, tout le monde *(Kareis)* ; **Un turubun ree diw dro papred en-dro dac'h** : Une ceinture de flanelle faisait toujours deux tours autours de vous *(Kareis)* ; **Ar re oa ba'n dro am(añ), ar re-s(e) vise daw troc'hañ (a)nê hañi-ha-hañi 'è deja** : Ceux qui étaient autours ici, il fallait aussi déjà les couper un à un *(Kareis)* ; **Oan ket bet elu an taol kentañ, me(d) an eil tro oan aet barzh** : Je ne fus pas élu le premier coup mais la seconde fois je gagnai les élections *(Kalaner)* ; **Vije bet ar chañs 'ta lar chomeche mïoc'h a re-yowank barzh Skrigneg (e)vel ba'h an dro toud 'è** : On aurait eu la chance que plus de jeunes restent à Scrignac comme dans tout le secteur également *(Skrigneg)* ; **N'ounn ket ha bremañ 'h anw da gontañ un dro** : Je ne sais pas et maintenant je vais te raconter un tour *(Kolloreg)* ; **Pé vise tond d'o(be)r an dro ar re-he vije ene klask un tamm boued ha un tamm labour a-walc'h** : Lorsqu'ils venaient faire le tour ils étaient là à chercher un peu de nourriture et un peu de travail *(Poullaouen)* ; **Ah ya ! War an dro du-hont** : Ah oui ! Sur le secteur là-bas *(Poullaouen)* ; **Hemañ vé 'h o(be)r an dro klask deus 'n eil feurm d'egile** : Il fait le tour pour chercher d'une ferme à l'autre *(Poullaouen)* ; **Po kime talc'h heñi liw ga'n heol n'o kime(d) ur c'hard-tro d'o(be)r kin** : Tu n'auras qu'à garder celui de couleur du soleil il n'y aura plus qu'un quart de tour à faire *(Landelo)* ; **Med g(a)nin wechou ma dapen ket an dro bell ha cheñch tu d'an oged !** : Mais parfois je ne prenais pas le long tour et je changeais de sens à la herse ! *(Plonee)*

- **A-benn fin an dro** : En fin de compte ; **Ah, med koueet oa war an douar, ya, 'benn fin an dro !** : Ah, mais il était tombé au sol, oui, en fin de compte ! *(Skrigneg)*
- **Ba an dro** : Sur le secteur ; **Ba an dro dre-amañ gi-mañ vé laret se kasimant partoud hañ !** : On dit ça sur le secteur par ici quasiment partout hein ! *(Kallag)*
- **Ba'n dro** : Du même coup ; **Red vise dec'h 'è o(be)r intañsïon, kad-owen a vise bet deut klañw ba'n dro pet(r)a !** : Il fallait que vous fassiez attention, de peur qu'elle ne soit malade du même coup quoi ! *(Kareis)*
- **C'hoari e dro** : Jouer un tour ; **Oh ! Bet é Yann c'hoa'i e dro** : Oh ! Yann a joué un tour *(Skrigneg)*
- **C'hoari un dro da *ub.*** : Jouer un tour à *qqn.* ; **An dokteur Louis ah(e) na c'hoarïet un dro d'ar jañdarmeed 'è** : Là le docteur Louis avait joué un tour aux gendarmes également *(Plonee)*
- **Mond a ran da gontañ tro person Bolazeg dec'h** : Je vais vous raconter ce qui est arrivé au recteur de Bolazeg *(Skrigneg)*
- **Mond a-raog e dro** : Partir prématurément ; **Heñw oa ket parfed a-walc'h, aet é (a-)raog e dro** : Il n'était pas d'assez bonne constitution, il est parti prématurément *(Skrigneg)*
- **Ober an dro da *ub.*** : Tourner autour de *qqn.* ; **Pell-zo m'oc'h krog ober an dro din** : Ça fait longtemps que vous avez commencé à me tourner autour *(Landelo)* ; **Hag ar c'hloier a-wechou vïe krog d'ober an dro dèi 'e** : Et parfois le bedeau lui tournait autour *(Landelo)* ; **Sell ar re-all oa 'h o'r toud an dro 'klask posañ tal hi c'hichenn** : Les autres (abeilles) tournaient tout autour en cherchant à se poser à côté d'elle (la reine) *(Skrigneg)*

- **Ober an dro war ar saout** : S'occuper des vaches *(Berrien)*
- **Ober d'e dro** : Faire à son tour ; **Pegur oa oc'h o'r d'e dro daoñ** : Puisqu'il faisait à son tour *(Landelo)*
- **Ober tro ar bod** : Faire le tour du groupe de hameaux ; **Sell ! 'Ma Vrañsou-Mari 'h o(be)r tro ar bod !** : Regarde ! Y a François-Marie qui faire le tour du groupe de hameaux ! *(Skrigneg)*
- **Ober tro ar c'hêriou** : Faire le tour des villages (des villes) ; **Hag an de war-lerc'h vintin a'h ee adarre d'o'r tro ar c'hêriou da 'h essañ gwerzh(añ) hi zraou** : Et le lendemain matin, elle allait de retour faire le tour des villages pour essayer de vendre ses trucs *(Skrigneg)*
- **Ober tro d'ar gordenn / Ober tro d'ar rod** : Bien savoir travailler *(Plouïe)*
- **Ober tro *udb.*** : Faire le tour de *qqchose* (fig.) ; **Ober tro ar barrous keme(n)t ti zo toud** : Faire le tour de la commune dans chaque maison qu'il y a *(Kalaner)* ; **Yann oa 'h ober tro ar neizhou ha na ka(v)et ar yar, houzh oa o sklokal war ar vïou** : Yann faisait le tour des nids et il trouva la poule, elle gloussait sur les œufs *(Landelo)* ; **Red a vé dê kaoud, ar re-he ree tro ar c'hêriou dre-amañ da blam da gaoud o bann'h !** : Il leur faut, ils faisaient le tour des villages par ici afin d'avoir leur coup (à boire) *(Skrigneg)*
- **Ober tro-parres** : Faire le tour de la paroisse ; **Oa kemed un' ha' oa partïet ! Tro-parres, kajimant** : Il n'y en avait qu'un qui était parti ! Le tour de la paroisse, quasiment *(Lokmarïa)*
- **Ober tro war ar maes** : Faire le tour des campagnes ; **Neuhe vïe tud gwraet ar marc'hadourien-lousou deuhoute, (e)vi(d) ar loned ha (e)vi(d) an dud ha-toud, 'h ober tro war ar maes mo(d)-se** : On les appelait donc les apothicaires, pour les bêtes et pour les gens et tout faisant le tour des campagnes comme ça *(An Uhelgoat)*
- **Ober troiou (fall)** : Faire des (mauvais) tours ; **Un' ha' ra troiou-fall ahe** : Une qui fait là des mauvais tours *(Plouïe)* ; **Bremañ oa un' hag e vije 'h ober troiou, 'tespun pilhou ha-traou** : Il y avait un maintenant qui faisait des tours, collectait les chiffons et autres *(Berrien)* ; **Sellet mad pé welefet gwarenn-ar-glô ha' hallefet lared po gwelet Paol-gozh 'h ober e droiou** : Regardez bien lorsque vous verrez l'arc-en-ciel et vous pourrez dire que vous avez vu ce vieux Paul (diable) faire ses tours *(Poullaouen)* ; **Ar-mod-se voa ket voien d'o(be)r kalz troiou d'ar re-gozh heñ** : Comme ça on ne pouvait pas faire beaucoup de tours aux anciens hein *(Sant-Wazheg)* ; **Me ra troiou hañ !** : Moi je fais des tours hein ! *(Plouïe)* ; **Te, memes-tra Fañtig, te oar troiou kalz ! Te oar mond da làerezh avalou ba ti an ameseien ha' vé ket laret nintra dit-te gwech e-bed !** : Toi, quand-même François, tu connais plein de tours ! Tu sais aller voler des pommes chez les voisins et on ne te dit jamais rien ! *(Ar Fouilhez)*
- **Ober tro-kêr** : Faire le tour (des villages / de la ville) ; **Tro-kêr reent 'biou toud !** : Ils faisaient le tour de la ville *(Kleden)* ; **Tro-kêr reent war an takad** : Ils faisaient le tour de la ville sur le secteur *(Kleden)* ; **Ha oan dougéres sete oan ket deut d'o(be)r tro-kêr** : Et j'étais enceinte donc je n'étais pas venue faire le tour du village *(Plouïe)* ; **Oh ya ! Ur bosser ha' vise daw 'h o(be)r tro-kêr ar mo(d)-se na êr da gaoud binvijou lemm !** : Oh oui ! Un tueur mobile qui devait ainsi faire le tour les villages avait besoin d'avoir des instruments aiguisés ! *(Kareis)*
- **Ober un dro** : Faire un tour ; **Sell deuh Kroc'henig d'ober an dro ga'r marc'h** : (Elle) regardait Kroc'henig faire le tour à cheval *(Plonee)*
- **Ober un dro ga + *boesson*** : Faire une tournée de + *alcool* ; **Deus an abard'hê vise gwraet un dro ga dour-vinerer** : En fin d'après-midi on faisait une tournée d'eau vulnéraire *(Ponvel)*
- **Ober un dro wenn** : Faire chou blanc ; **Un dro wenn meus gwraet** : J'ai fait chou blanc *(Poullaouen)*
- **Ober war-dro *ub.*** : S'occuper de *qqn.* ; **Pêet é (e)vid ober war-dro ur bugel** : Il est payé pour s'occuper d'un enfant *(Plouïe)* ; **Piw ree war ma zro ? Ah beñ ma c'hoar ! Oa trizeg la deja p(a) on ganet ! Ha ma mamm-gozh !** : Qui s'occupait de moi ? Ah ben ma sœur ! Elle avait déjà treize ans lorsque je naquis ! Et ma grand-mère ! *(Skrigneg)*
- **Tro-dro** : Autour ; **Toud tro-dro partoud** : Tout autour partout *(Plouïe)* ; **Ah ya ! Stag an douar deuh tro-dro d'ho poutou-koat, ya** : Ah oui ! La terre collée autour de tes sabots de bois, oui *(Plonee)* ; **Un' ar mo(d)-s(e) bad a-peu-prè, oh an dra-he zepand, tro-dro tri, pe(va)r, pemp pla ha res ga'r memes hini** : Un comme ça dure à peu près, oh ça dépend, autour de trois, quatre, cinq ans à faire avec le même *(Skrigneg)*
- **Tro-goat** : Attelle en bois (du collier, harnachement des chevaux) ; **Ar wakol vïe gwraet ga hesk ha vise laket un dro-goat memes-tra ! Ha lak(e)t kraponou ha traou barzh dam d'ar c'heseg da cheche(d) kwa ! Ne jechegn ket mem-mod 'vel ar saout heñ !** : le « gwakol » était fait de laîche et on mettait quand-même une attelle en bois ! On y mettait des crampons et autres afin que les chevaux tirent quoi ! Ils ne tiraient pas de la même manière que les vaches hein ! *(Brennilis)*
- **Tro-gwï** : Coup de clé (tour de clé) ; **Un hanter tro-gwï war ar gordenn (e)vid aretal (a)nèi** : Un demi-tour de clé sur la corde pour l'arrêter *(Berrien)*
- **Tro-louarn** : fig. Tour de cochon ; **Me ma joñjet o(be)r un dro-lou'rn daoñ** : J'avais pensé lui faire un tour de cochon *(An Uhelgoat)*
- **Tro-war-dro / Tro-war-zro** : Tout autour / Aux alentours de / À la ronde ; **Tro-war-dro oa deusoute** : Il y en avait tout autour d'eux *(Poullaouen)* ; **Bet oa midissined tro-war-dro (a)hane 'wel(e)d anèi hag a bareie ket !** : Il y a eu des médecins des alentours à la voir et elle ne guérissait pas ! *(Berrien)* ; **Heñ vise klêt deuh ur seizh lew tro-war-dro pé vise sonet ar c'hloc'h** : On l'entendait d'au moins sept lieues à la ronde lorsqu'on sonnait la cloche *(Plonee)* ; **Un taol rastell tro-war-dro ar gargad foenn** : Un coup de râteau tout autour du chargement de foin *(Berrien)* ; **Oa kemed maner ar Rusquec, tro-war-dro dre ahe** : Il n'y avait que le manoir du Rusquec, dans les alentours par là *(Landelo)* ; **Tremen memes ar jiro tro-war-zro da 'h ampech an *tremplin* da-vid an teuleug** : Même passer le gyro tout autour pour empêcher le tremplin vers la tique *(Kallag)* ; **Ar re 'h a d'o(be)r an dro vé lojañ ba Lourdes ha goud(e)-se 'h aint da bourmen bemde tro-war-dro** : Ceux qui vont faire le tour logent à Lourdes et après ils vont se promener tous les jours aux alentours *(Skrigneg)* ; **Hag a vïe evet neu'n rom-plous gad ar voutailhad rom-plous ha' oa ur blousenn hag a oa tro-war-dro dèi** : Et on buvait alors du rhum paille munis d'une bouteille de rhum paille qui était entourée d'une paille *(Lokmarïa)* ; **Hag an ameseien**

**tro-war-dro hag a vije tud neuhe ba'r fest-nos ! Laket vije an dud da bêo, pemp kant lur, oa ket re** : Et les voisins des alentours, il y avait alors du monde au fest-noz ! On avait fait payer les gens, cinq cents francs, ce n'était pas excessif *(Skrigneg)* ; **Ba-blassou pa keme(d) un devezh-arad douar ha oa 'r harzh tro-war-dro daoñ** : Par endroits tu n'avais qu'un demi hectare de terre tout entourée de taillis *(Kleden)* ; **Ha vije lakeet ur bladenn mo(d)-se ahe gis-se ha un tamm plous war-gourr(e) goude hag kordïellet ar plous tro-war-dro !** : On mettait un plateau là comme ça, après un peu de paille par-dessus et on entortillait la paille tout autour ! *(Skrigneg)* ; **Ha sell pa oa mujul(et) an teil a oa ar gont, med daon ! Oa ar c'hreis ha oa mann e-bed barzh (ne)med i loustoni ha tro-war-dro neuhe oa un tamm teil da lared oa ur bern teil a oa** : Et donc lorsque le tas fut mesuré, il y avait le compte, mais bon ! Au centre il n'y avait que ses saloperies et il y avait alors un peu de fumier tout autour pour dire que c'était un tas de fumier *(Skrigneg)*

- **Un dro-louarn** [õn dro'lu:rn] : n.f. (pl. **troiou-lou(a)rn** [troju'lu:rn]) ; Mauvais tour ; **Partïet deus ar fest (a-)raog ar re-ell da brepariñ un dro-lou(a)rn** : Il partit de la fête avant les autres pour préparer un mauvais tour *(Kleden)*
- **War-dro** : Autour / Aux alentours de, aux environs de ; **War-dro Gouel-Nedeleg** : Aux alentours de Noël *(An Uhelgoat)* ; **Eizh-kant metr pe war-dro, war an hent, deus amañ d'ond ga'n hent** : Huit cents mètres ou environ, sur le chemin, d'ici en prenant le chemin *(Sant-Nigouden)* ; **Am(añ) (e)ma ar gwen(an) neuh(e), am(añ) (e)ma an he(d)-kwen(an) ! Gwen(an) 'n-heñi oa deut war he zro** : Les abeilles sont alors ici, l'essaim d'abeilles est ici ! Ce sont des abeilles qui sont venues autours d'elle *(Laz)*
- **War ar memes tro** : Par la même occasion ; **Ha sell gis-se vijen (e)n-om okupiñ deus mamm war ar memes tro** : Et tiens comme ça je m'occupais de ma mère par la même occasion *(Kallag)*

**TRO-DIZRO** [trodi'zro.] : prép. ; Aux alentours

- **Tro-dizro da** : Aux alentours de ; **Pugur an douar oa douar, peu-prè douar mad ha oa 'n tïegechou o-zri memes-mod ha' ree tro-dizro da zow-ugent devezh-arad** : Puisque la terre était à-peu-près bonne, les trois fermes étaient identiques et faisaient aux alentours de vingt hectares *(Lannedern)*

**TRO-LAR** [tro'lɑ:r] : n.f. (pl. **troiou-lar** [troju'lɑ:r]) ; Tournure / Expression

**Un dro-lar eñdieñ lar « 'benn ra kalz koat an deñn gwenn, vé kal(e)d ar goañw ! »** : Une expression indienne dit « quand l'homme blanc fait beaucoup de bois, l'hiver est rigoureux ! » *(Kleden)*

**TROAD** [trwɑ:d-t] [tro:d-t] [trɑ:d-t] : [***troat*** 1723] n.m. (pl. **treid** [trɛjd-t] **treig** [trɛjg-k]) ; Pied / Manche / Patte / Tige

✗ *m. dér.* : ***moustroad*** ; *m. comp.* : ***bis-troad, bis-troad-pras*** ; *syn.* : ***charre, korz, mober, paw, treujenn***

**Ha gwlep-an-teil ma zreid pa'n de toud !** : Mes pieds complètement trempés pendant toute la journée ! *(Plonee)* ; **Be zo lod hag a ziskrap ! Hag a blant o zreig ba an douar** : Y en a certains qui s'agitent ! Et qui enfoncent leurs pieds dans le sol *(Skrigneg)* ; **Troad ar c'hrog, ar vorc'h hag ar morzhol** : Le manche du croc, de la fourche et du marteau *(Plouïe)* ; **Ha goud(e)-se vis(e) lak(et) war un tr'ad-falc'h** : Et ensuite on mettait sur un manche de faux *(Kleden)* ; **'Vid lak(a)d ar c'hordennou ba'n treid, 'vïe chech(e)t 'ta !** : Pour mettre les cordes aux pieds, on tirait, tiens ! *(Speied)* ; **Ar minowed oa dir hag un tro'd-koat daoñ 'è** : L'alêne était faite d'acier et également d'un manche en bois *(Skrigneg)* ; **Ma é daw din mond da gaoud ar medissin ha gwelc'hañ ma zreid** : S'il faut que j'aille chez le médecin et me laver les pieds *(Skrigneg)* ; **Hemañ jom etre treid an dud !** : Il reste entre les pattes ! *(Plouïe)* ; **Aet Frañsou ga'n troad lous ha'n troad net da gaoud ar medissin** : François est parti chez le médecin avec un pied sale et un pied propre *(Skrigneg)* ; **Deut é e dreid maes he fleñch** : Son pied est sorti de sa vulve (pour un veau par ex.) *(Plouïe)* ; **Ur boutou bihen oa ganen hag a ree poan da ma zreid** : J'avais de petites chaussures qui me faisaient mal aux pieds *(Berrien)* ; **Ur ruadenn, pé sko ar chô ga i dreid** : Une ruade, llorsque le cheval frappe avec ses pieds *(Skrigneg)* ; **Eh beñ, houzh vïe kuet (a-)dreñw troad an daol, deus-krap e gis-se** : Eh ben il s'était caché (le rat) derrière le pied de la table, agrippé comme ça *(Plouïe)* ; **Un troad fouet gwïet gross ba e zorn** : Un manche de fouet grossièrement torsadé dans sa main *(Poullaouen)* ; **Ar skornenn dindan i dreid** : La plaque de glace sous ses pieds *(Poullaouen)* ; **Goûd a reegn remüiñ o zreid !** : Ils savent remuer leurs pieds ! *(Plourac'h)* ; **Saotreet é ar laezh, un taol-troad ga'r veuc'h** : Le lait est renversé par un coup de pied de la vache *(Plouïe)* ; **Poan ma ba ma zreid** : J'avais mal aux pieds *(Berrien)* ; **Dïaoset he zroad** : Elle s'est luxée le pied (c-à-d la cheville) *(Poullaouen)* ; **Deuskeus da dreid din da wel (e)ta** : Montre-moi donc tes pieds pour voir *(Skrigneg)* ; **Un treuselleg, an-heñi (e)ma an eil troad lared kenô d'egile !** : Un « treuselleg », celui dont son pied dit au revoir à l'autre ! *(Ponvel)* ; **Ya-ya ! Flour oa an troad, ma heñi-me zo un' kozh, n'ounn ket pe-geid so...** : Oui-oui ! Le manche était lisse, le mien c'est un vieux, je ne sais depuis quand... *(Plonee)* ; **Amañ zo ur bal (e)vid tennañ c'hoazh, med an troad so torret barzh !** : Ici il y a encore une bêche pour extraire, mais le manche est cassé à l'intérieur ! *(Brennilis)* ; **Daon ! 'Velkent an hi(ni) zo gouest d'o(be)r treig zo gouest d'o(be)r bouteier 'e !** : Dam ! Tout de même, celui qui est capable de faire des pieds (des enfants) est également capable de faire des sabots ! *(Skrigneg)* ; **Enob-garzh ! Enob, ya ! Enob a teue, pugur ur bugel mod-all é i benn zo sañset da zond a-raog ! Hag amañ teu i dreig a-raog !** : En siège ! Opposé, oui ! Il venait à l'opposé, puisque autrement c'est la tête d'un enfant qui est censée venir avant ! Et ici ce sont ses pieds qui viennent avant ! *(Skrigneg)* ; **Honn(e)zh zo ur gavotenn in tri-ha-pevar (iv)è med un tri-ha-pevar ha n'é ket braw da gontañ, kar gan ar pajou chassees da dro'd klei deus an tamm dow hag an tamm pevar** : Ce n'est une gavotte en trois-et-quatre non-plus mais une trois-et-quatre qui n'est pas facile à compter car pour tes pas tu chasses ton pied gauche au deuxième et au quatrième temps *(Plourac'h)* ; **Ur fouet troad mailhet gantoñ ba'n e zorn** : Un fouet au manche maillé à la main *(An Uhelgoat)* ; **E dreid noazh ba sparsiatou** : Ses pieds nus dans des spartiates *(An Uhelgoat)* ; **'N-om ga(v)et sabatet, n'é ket (e)vid pos e droad** : Il se retrouve fatigué debout, il ne peut pas poser le pied *(Poullaouen)* ; **Deus 'ta, treusloaiet, sav da dreid !** : Viens là, de travers, lève tes pieds ! *(Poullaouen)* ; **Ar solier oa 'è ar c'hoat so 'telc'hen ar grign(er) ! Oh ya hag wechou basseè un tr'ad ba-treus ar plañch !** : Le « solier » c'était aussi le bois qui tient le grenier ! Oh oui et parfois un pied passait à travers le plancher ! *(Kergloff)* ; **Ya, red kaoud ur har**

**vall pe un tro'd pe foutr-pet(r)a, n'é ket libr !** : Oui, il faut avoir une mauvaise jambe ou un pied ou peu importe, il n'est pas parfait ! *(Ponvel)* ; **Ur pressouer zo, 'houzoh walc'h, pevar dro'd a neus, ur pezh machin bras ahe his-se !** : Un pressoir a, vous savez bien, quatre pieds, une énorme machine là ! *(Skrigneg)* ; **An tro'd deusoute, ar res(e) vise gross-mat, a-peu-prè 'vel un tro'd deus skuberr(e)nn ahe pe ar mod-se…** : Leur tige, elles étaient très grosses, a-peu-près comme le manche de balai là comme ça *(Ponvel)*

- **Be war e droad** : Être sur pied (plante) ; **Med bremañ vênt troc'het toud deuzhtu ar mo(d)-se war ar park raog vênt war o droad** : Mais maintenant ils sont tous coupés de suite comme ça dans le champ avant de tenir sur leur pied *(Plouïe)*
- **Brodiñ ga e dreid** : Broder ses pas (danse) ; **Barzh ar C'host-er-c'hoat a vrodign ga o zreid** : Dans le Kost-er-c'hoat (danse) ils brodent leurs pas *(Plourac'h)*
- **Chom war e dreid** : Tenir debout ; **P(é) oa-ñw deut d'ar gêr, jome ket war i dreid, ken mew-all 'vel oa-ñw !** : Lorsqu'il revint à la maison, il ne tenait pas debout, tellement il était saoul *(Plonee)*
- **Dispakañ e dreid** : Se déchausser ; **Deus 'ta labastenn ! Dispak da dreid !** : Viens là donc empoté ! Déchausse-toi ! *(Poullaouen)*
- **Foñs an troad** : La plante du pied ; **Ha na touchet e foñs e droad** : Et il avait touché la plante de son pied *(Skrigneg)*
- **Gwad toud e dreid** : Tout en sang ; **Gwad toud i dreid** : Ses pieds tout en sang *(Skrigneg)*
- **Karg e dreid** : Boire comme un trou ; **Heñw vije karg e dreid ba'n ostalirïou** : Il buvait comme un trou dans les bars *(An Uhelgoat)*
- **Kass e dreid** : Riper les galoches ; **Poent diñ kass ma zreid !** : Il est temps que je ripe les galoches ! *(Plourac'h)*
- **Kignet e dreid** : Les pieds écorchés ; **Ha toud an dra-he ga boutou-koat, kignet e dreid, sabrenn ha pri ba e voutou, *eh ouais* oa ket botou d'ar mar(e)-se** : Et tout ça en sabots de bois, les pieds écorchés, du sable et de la boue dans les sabots, eh ouais y avait pas de bottes à cette époque-là *(Berrien)*
- **Lak e droad** : Mettre un pied ; **Ha meus choñj pa ma laket ma zroad ba'n avïon** : Et je me rappelle lorsque j'avais mis un pied dans l'avion *(Skrigneg)*
- **Ober ur wïadenn war e droad** : Se faire une entorse à la cheville ; **Gwraet na ur wïadenn war he zroad** : Elle s'était faite une entorse au pied (c-à-d à la cheville) *(Plouïe)*
- **Heñw vank un troad flour daoñ** : Il lui faut un manche doux pour travailler (le travail est trop dur pour lui) *(Plouïe)*
- **Ka(v)et neus un devezh da heul treid ar c'hi** : Il n'a rien fait de sa journée (mot-à-mot : Il a trouvé une journée à suivre les pattes du chien) *(Plouïe)*
- **Mekanik-gwrïad ga'n treid** : Machine à coudre à pied ; **Beñ ur mikanik-gwrïad Singer ga an treig ah(e), neuhen oa ket elektrik** : Ben une machine à coudre Singer à pied là, elle n'était alors pas électrique *(Skrigneg)*
- **Rus' e dreid** : Traîner les pieds ; **Ar c'han n'é ket memes-mod kin ! Med se zo komprenet mougour an dud alïes reegn keme(d) rus' o zreid** : Le chant n'est plus pareil ! Mais c'est compréhensible puisque souvent les gens ne font que traîner leurs pieds *(Plourac'h)*
- **Sevel war e dreid a-dreñw** : Monter sur ses grands chevaux ; **Ha neu'n ma saw(et) war ma dreid a-dreñw** : Et je me montais alors sur mes grands chevaux *(Lokarn)* ; **Oh ! Neu'n oa-hè saw(et) war o dreid a-dreñw** : Oh ! Ils montèrent alors sur leurs grands chevaux *(Lokarn)*
- **Taol beg-troad** : Faux-pas ; **Rôet ma un taol beg-troad** : J'avais trébuché *(Poullaouen)*
- **Taol-troad** [tɔl'trwɑːd-t] [tɔl'trɔːd-t] : Coup de pied (nu) ; **Saotreet é ar laezh, un taol-troad ga'r veuc'h** : Le lait est renversé par un coup de pied de la vache *(Plouïe)* ; **Heñ neu(s) rôet un taol-tro'd ba'h ur gluda(d)-verien !** : Il a donné un coup de pied dans la fourmilière ! *(Skrigneg)*
- **Treid a-dreñw** : Pattes arrières ; **Sa(v)et war e dreid (a-)dreñw** : Levé sur ses pattes arrières *(Poullaouen)*
- **Treid a-raog** : Pattes avant ; **É lopeta gad e dreid (a-)raog** : Tapotant de ses pattes avant *(Poullaouen)* ; **Ar c'heseg oa pawata gad o zreid a-raog** : Les chevaux tapaient de leurs pattes avant *(An Uhelgoat)*
- **Treid-boul** : Pieds lourds ; **Hag a-wechou 'e an heñi a valev pounner ahe his-se, heñ neus un treid-boul !** : Et parfois également, celui qui marchait lourdement comme ça, il a les pieds lourds ! *(Plouïe)*
- **Treid-treus** : Pied-bot (insulte) / Pieds de travers ; **Map-kast treid-treus !** : Espèce de pied-bot ! *(Skrigneg)*
- **Ur chech-troad** : Un croche patte *(Ar Fouillez)*
- **War-droad / War e (droad / dreid)** : À pied ; **Ha nin 'h ay war-droad** : Et nous irons à pied *(Plouïe)* ; **Ha oand aet war ma zroad** : J'étais allé à pied *(Berrien)* ; **War-droad 'h eemp d'ar C'hastell-Ne** : Nous allions à Châteauneuf-du-Faou à pied *(Sant-Wazheg)* ; **(A-)raog ar bresel voa ket otoiou dre amañ ha sè an dud yee toud ga veloiou ha neuhe war-droad** : avant la guerre il n'y avait pas d'autos par ici et donc les gens allaient tous à vélo et alors à pied *(Sant-Wazheg)* ; **Heñw voa war e droad, noa ket bet amzer da brenañ velo e-bed** : Il était à pied, il n'avait pas eu le temps d'acheter un vélo *(Sant-Wazheg)* ; **D'ar mar(e)-se vije an dud 'hond war-dro'd ga'r boutou-koat** : À cette époque-là les gens allaient à pied en sabots de bois *(Lokarn)* ; **Ah beñ war o dreid a'h eegn dre ar parkeier** : Ah ben à pied ils allaient par les champs *(Lokmarïa)* ; **Ya, gwech-all vïe daw mond war-droad pell ar mo(d)-se heñ !** : Oui, autrefois il fallait ainsi aller loin à pied hein ! *(Plonee)* ; **C'hwec'h pe seizh kilometr deuh ar vourc'h ha war-droad bemd(e) teuemp d'ar skoul !** : Six ou sept kilomètres du bourg et nous venions chaque jour à l'école à pied ! *(Plonee)* ; **Ya, war-droad (a)taw, ar boutou-koat vije kass(e)t d'o(be)r an hent, pugur neuhe oa ket heñchou 'vel zo bremañ** : Oui, toujours à pied, on apportait les sabots de bois pour faire la route, puisqu'il n'y avait alors pas de routes comme il y a maintenant *(Berrien)* ; **Kernabad deus du-mañ ree izhpenn tri gilometr tost ha war-droad !** : Kernabad de chez moi ça faisait plus de trois kilomètres et à pied ! *(Ponvel)* ; **Mad é, an hin(i) neus un' ar mod-se n'é ket red daoñ mond war e dreid** : C'est bon, celui qui en a une comme ça, il n'a pas à aller à pied *(Skrigneg)* ; **Me 'h ee war ma zroad ahann, 'h ee da bemp eur hanter pe da c'hwec'h eur, pevar gilometr bennaket reen d'ond da labourad** :

J'allais à pied d'ici, j'allais à cinq heures ou à six heures, je faisais quatre kilomètres et quelques pour aller travailler *(Brennilis)* ; **Ar vamm a ree dowzeg kilometr deus Koat-Pusson, Landelo, tàe ga ur baner da werzhañ traou da Gareis-tre war-droad ha tàe war hi gis war-droad** : Ma mère faisait douze kilomètres de Koat-Pusson, Landeleau, elle venait muni d'un panier pour vendre jusqu'à Carhaix à pied et elle revenait à pied *(Landelo)* ; **An dud valee war-droad petramant a 'n-im ga(v)e 'vid mond d'ar voar pe mond d'ur pardon bennaket, med ar re-he oa ba'r vro !** : Les gens marchaient ou-bien se retrouvaient pour aller à la foire ou à un pardon quelconque, mais ils étaient du coin ! *(Lannedern)*

- **War an eil troad goude egile** : Un pied après l'autre ; **Oa an dud é tañsal war an eil troad goude egile, da hortos marc'hadourien da zond !** : Les gens dansaient un pied après l'autre, en attendant la venue des marchands ! *(An Uhelgoat)*

**TROATED** ['trwatəd-t] : [***troatet*** 1499] n.m. ; Pied (mesure) (cf. **BOTESAD**)

**Pegur ar merourien na gwraet un toull dèoñ ha' ree seizh troated hed** : Puisque les métayers lui avaient fait un trou qui faisait sept pieds de large *(Landelo)* ; **Oh ya ! Un troated a-peu-prè ya** : Oh oui ! À peu près un pied oui *(Sant-Wazheg)*

**TROAZH** ['trwɑːz-s] : [***troaz*** 1633] n.m. ; Urine

✗ *syn.* : ***staot***

**Ah ! Amañ zo troazh war ar lor-zi !** : Ah ! Il y a ici de l'urine sur le sol de la maison ! *(Brennilis)*

**TROAZHAL** ['trwɑːzəl] : [***troazaff*** 1500] vb. ; Uriner

✗ *syn.* : ***staotad***

**Aet é da droazhal 'dreñw an oto** : Elle est partie uriner derrière l'auto *(Brennilis)*

**TROC'H** [trɔɦ] : [vx. br. ***truch*** ; ***trouch*** 1499] n.m. ; Coupe / Taille / Tranchant (d'une lame)

**Un treuched troc'h-foenn** : Un espace de temps à couper du foin *(Plouïe)* ; **Ma kerzhfe ur velvedenn war-droc'h ar lañwn, droc'hfe ket he c'hov** : Si une limace avançait sur le tranchant d'une lame, elle ne se couperait pas le ventre *(Duod)* ; **Mond just ha reiñ un troc'h dèi, wa'r (v)ler(u)m, d'o(be)r (a)nèi penn d'egile wa'r memes dimañssïoun ha basseè mad-tre** : Aller juste et lui donner du tranchant, sur la meule, pour la faire d'un bout à l'autre sur la même dimension et ça passait très bien *(Kleden)* ; **Ha vije aseet ga ur morzhol hag un anve, pé vije eskeñtet an troc'h un tamm vije red daoñ go(v)el(ed) ar valc'h neuhe** : Assis munis d'un marteau et d'une enclume, lorsque le tranchant était un peu esquinté, il lui fallait alors battre la faux *(Skrigneg)*

**TROC'HAD** ['trɔhəd-t] : [***troc'hat*** 1716] n.m. (pl. **troc'hajou** [trɔ'hɑːʒu]) ; Coupe / Groupe de

**Un troc'had tud ba un takad hag un troc'had ba un tu-all** : Un groupe de personnes dans une zone et un groupe de l'autre côté *(Plouïe)*

- **Troc'had-kaos** : Causerie ; **Gwraet na un troc'had-kaos ganen-me** : Elle fît une causerie avec moi *(An Uhelgoat)* ; **Med me lar doc'h ga'n dow voussed, 'trehe vïe un troc'had kaos gate 'n hent ha' nïe traou dé gonto o-dow !** : Mais je vous le dis qu'entre les deux marmots il y avait causerie en chemin et ils avaient tous les deux des choses à raconter ! *(Kolloreg)*

**TROC'HADENN** [trɔ'hɑːdən] : [***trouc'hadenn*** 1927] n.f. (pl. **-ou** [trɔha'dɛnu]) ; Coupure / Grande

**Un droc'hadenn a blac'h** : Une femme grande (et belle) *(Berrien)*

**TROC'HAÑ / TROC'HO / TREC'HIÑ** ['trɔh(ə/i/o)] ['trɛhi] : [***trouchaff*** 1499] vb. ; Couper / Castrer

**Troc'het é i vegel** : Son cordon ombilical est coupé *(Skrigneg)* ; **Troc'het é ar pi-moc'h** : Le cochon est castré *(Plouïe)* ; **(A-)skij é bet troc'het** : Il a été coupé obliquement *(Brennilis)* ; **Goude vïe troc'het ar voenn** : Après qu'on eut coupé le foin *(Plouïe)* ; **Yeot da droc'hañ** : De l'herbe à couper *(Plouïe)* ; **Ha' droc'h ket kin ? Dall-pok, mann e-bed d'o(be)r ganti kin !** : Et elle ne coupe plus ? Elle est complètement émoussée, on ne peut plus rien faire avec ! *(Kleden)* ; **Ar re-he droc'he 'vel ur rasouer 'ta !** : Elles coupaient comme un rasoir tiens ! *(Brennilis)* ; **Troc'h ra-hi d'o(be)r tammou traou mo(d)-s(e)** : Elle coupe (suffisamment) pour faire des petites chose comme ça *(Kleden)* ; **Ya med ar c'hole neuhe, an dra-he zo un afer-all hezh vé troc'het blam da lardañ hezh**: Oui mais alors le taurillon, ça c'est une autre affaire, il est castré pour l'engraisser *(Lannedern)* ; **Kaseg Veurzh, hounnezh a droc'h tost (ar yeot)** : Le vent d'est de mars coupe (l'herbe) près du sol *(Plouïe)* ; **Wichou pa 'n-om droc'hes 'è, wichou teue dour da-heul 'è, an dra-h(e) zepand pe-naos a vije** : Parfois aussi lorsque tu te coupes, du liquide apparaissait parfois ensuite également, ça dépend comment c'était *(Skrigneg)* ; **Med bremañ vênt troc'het toud deuzhtu ar mo(d)-se war ar park raog vênt war o droad** : Mais maintenant ils sont tous coupés de suite comme ça dans le champ avant de tenir sur leurs pieds *(Plouïe)* ; **Deus ma droc'hes anê, lod a ray kalz ha lod-all ray ket !** : Selon comment tu les coupes, certains feront et d'autres non ! *(Skrigneg)* ; **Ha' vïe troc'het an ed, (a-)wichou jome ar skoud war-lerc'h** : Et on coupait le blé, des fois les tiges restaient derrières *(Plouïe)* ; **René 'h a da droc'hañ ?** : C'est René qui va couper ? *(Plouïe)* ; **Pilet ha goude-se vé troc'het, da daol dreist d'ar c'hleuñ, bremañ (e)maint toud ba'r park** : Abattu et ensuite coupé, à jeter par-dessus le talus, tout est maintenant dans le champ *(Berrien)* ; **Ha pé vé troc'het ar bara ken tew 'ta é red kaoud kalz aes ba'n ti** : Lorsque l'on coupe le pain si gros tiens il faut avoir une maison très aisée *(Lokmarïa)* ; **Lod da droc'had o zeod** : Certains de se couper la langue *(Skrigneg)* ; **Kar ar mignañ vé troc'het ar bara moan ha neubeutoc'h vé debet** : Car plus on coupe fin le pain moins on en mange *(Lokmarïa)* ; **Ar voenn vïe troc'het ga'r valc'h ha 'n-em jikoure an dud ba'h kêr** : On coupait le foin à la faux et les gens s'entraidaient au village *(Berrien)* ; **Me(d) ar siri neuhe da droc'hiñ koat meus**

**bet gwel(e)t ba'r c'hoat à'h ober !** : Mais alors j'ai vu dans le bois la scierie pour couper du bois fonctionner ! *(An Uhelgoat)* ; **Pé vise troc'het ar voenn ga'r falc'h vise klasset ga'r sklujer un ekip da droc'had ar voenn pad dow de** : Lorsqu'on coupait le foin à la faux l'éclusier cherchait une équipe pour couper le foin pendant deux jours *(Kleden)* ; **Gwel a rañw (a)naoñ c'hoazh troc'h ar c'hroc'hen war ar gourre, goud(e)-se oa ur c'hroc'hen-all c'hoazh** : Je le vois encore couper la peau en surface, ensuite encore une autre peau *(Skrigneg)* ; **Prenet vije moc'h, prenet vïe, diw pe deir beuc'h oa ha ma zad 'h ee deuh ar beure da droc'ho ar boued dê** : On achetait des cochons, on achetait, il y avait deux ou trois vaches et mon père allait au matin leur couper de la nourriture *(Kallag)* ; **Ha troc'h anê in tammou bihen** : Et les couper en petits bouts *(Skrigneg)* ; **Me meus troc'het ar boudou (e)n-ur hond d'an nec'h !** : J'ai coupé les rameaux en montant ! *(Poullaouen)* ; **Ar re-h(e) oa koat ha' vis(e) troc'het moan ha hir ha 'h eegn ba'n dan diw billig** : C'était du bois que l'on coupait fin et long et ils allaient sous les deux billigs *(Sant-Wazheg)* ; **Eo ! Troc'het un tamm partoud, med boñ beñ oa ket kalz tra** : Si ! Coupé un peu partout, mais bon ben ce n'était pas grand-chose *(Skrigneg)* ; **Heñ oa koat sterd da drec'hiñ !** : C'était du bois dur à couper ! *(Skrigneg)* ; **Vije leusket pad an nos da yin(añ) un tamm hag an de war-lerc'h neuhe vije troc'het in tammou bihen ahe** : On le laissait pensant la nuit refroidir un peu et alors le lendemain on le coupait en petits bouts là *(Skrigneg)* ; **Hañ ! Hem(añ) zo ur paotr lemm 'ha ! Hem(añ) a droc'h gwelloc'h 'vi(d) ar re-all !** : Han ! C'est un garçon vif ma foi ! Il coupe mieux (le foin) que les autres ! *(Skrigneg)* ; **Sete ar mod-se pé 'h eer da zornañ vis(e) dow fichell war'nê ha sete an heñi 'h ee da droc'h ha heñw oa post ar stertañ toud ba an dornadeg, troc'h ar fichell !** : Ainsi donc lorsqu'on allait battre il y avait deux tiges sur eux et donc celui qui allait couper avait le poste le plus difficile qui soit dans le battage, couper la tige ! *(Kergloff)* ; **D'ar mar(e)-se oa ket dija kalz girji amañ c'hoazh ha oa gwraet pemp mil vagodenn ur blavezh ha oa komañs troc'ho 'nê ga'n hach** : Déjà à cette époque il n'y avait pas beaucoup de taillis et on faisait cinq mille fagots l'an et on commençait à les couper à la hache *(Pluskelleg)* ; **Vis(e) ket droad da droc'h an derw, (ne)med ar brankou deuh ar gwe beb naw bla hag an haleg beb c'hwec'h la !** : On n'avait pas le droit de couper le chêne, seulement les branches de l'arbre tous les neufs ans et le saule tous les six ans ! *(Brennilis)* ; **Ah yeo ! Ahe oa ur plac'h hag a ree kemed an dra-he, friséres ha neuhe trec'hiñ ar blew d'ar baotred, d'ar merc'hed ha frisañ 'r blew** : Ah si ! Il y avait là une femme qui ne faisait que ça, elle pratiquait la frise des cheveux et alors couper les cheveux aux hommes, aux femmes et friser les cheveux *(Skrigneg)* ; **Lann zo, ma'hat feus bet gwel(et) bodennou zo chomet ahe his-s(e) pa vé fleur mer'n neuhe, med ar re-he vije troc'het yowankoc'h** : De l'ajonc c'est, tu as probablement vu des bosquets qui sont restés là quand ils sont alors jaunes en fleure, mais on les coupait plus jeunes *(Plourac'h)* ; **Ha 'benn troc'h hezh as(e) vïe daw bi lemm heñ ! Kar troc'h hezh ar mod-ell, droc'her ket an tamm yeot-hezh heñ !** : Et là pour le couper il fallait être vif hein ! Car pour le couper sinon, on ne coupe pas cette herbe hein ! *(Kleden)* ; **Pigur é ar prajeier nomp-nign gwech-all ha' vïer 'krog troc'h(iñ) foenn ba-ene ha goud(e)-se pe ba ur mar(e) da 'r bla vïer 'krog troc'hiñ yeot dé lakad ba-tous(k) ar lann !** : Puisque ce sont les prés que nous avions autrefois, on y commençait la coupe du foin et ensuite ou à une époque de l'année on commençait la coupe de l'herbe pour mélanger à l'ajonc (pour les bêtes) *(Sant-Wazheg)*

- **Chelp troc'hañ-gwe** : Serpette ; **Hemañ zo ur chelp (e)vid troc'h ar gwe** : C'est une serpette *(Berrien)*
- **Falc'h (troc'hañ-foenn / dé droc'hañ foenn)** : Faux à foin ; **An dra-he zo ur falc'h troc'hañ-foenn** : C'est une faux à foin (dâille) *(Berrien)* ; **Ar valc'h dé droc'h(añ) foenn vise dorn(et), ya** : On battait la faux à foin, oui *(Kleden)*
- **Falc'h troc'hañ-yeot** : Faux à herbe ; **An heñi-all zo ur falc'h troc'hañ-yeot** : L'autre c'est une faux à herbe *(Berrien)*
- **Heskenn da droc'hiñ kig** : Scie à viande ; **Oustilhou : Koutilli, 'vel ga'r bosserien ! Outilhet mad : Un heskenn da droc'hiñ kig hag koutilli** : Des outils : Des couteaux, comme les tueurs mobiles (bouchers) ! Bien outillés : Une scie à viande et des couteaux *(Kareis)*
- **Troc'hiñ (a-)blad** : Couper à plat *(Poullaouen)*
- **Troc'h anaoñ dre an hanter** : Couper la poire en deux *(Plouïe)*
- **Troc'h an nerzh da *ub.*** : Enlever toute force à *qqn.* ; **Ah ya ! An jistr a goue ba i ziwhar hag a droc'h an nerzh daoñ** : Ah oui ! Le cidre lui coupe les jambes et lui enlève toute force *(Skrigneg)*
- **Troc'hañ ar gwajeier** : Rigoler un (/des) pré(s) (m-à-m. couper les rigoles) ; **Un heskenn da droc'h ar gwajeier** : Une hache (à pré) pour rigoler les prés *(Kergloff)*
- **Troc'hañ braw** : Bien couper ; **Un toullad hanochennou, troc'het braw ha faoutet mad ga Yann** : Une quantité moyenne de tronçons de bois, bien coupés et bien fendus par Yann *(Skrigneg)*
- **Troc'hañ e lañs da *ub.*** : Coupé son élan à *qqn.* ; **Troc'het ar lañs** : Coupé dans son élan *(Plouïe)*
- **Troc'hañ e naon da *ub.*** : Couper l'appétit à *qqn.* ; **E naon zo troc'het daoñ** : Il a l'appétit coupé *(Plouïe)*
- **Troc'hañ hent da *ub.*** : Couper la route à *qqn.* ; **Ha kàer mamp oamp ket (e)vid troc'hañ hent daoñ !** : Et nous avions beau nous ne pouvions lui couper la route ! *(Lokmarïa)* ; **Ha reegn kime galoupad war-lerc'h an deñ(ved), 'plass mond da droc'h e hent daoñ 'h eegn war e lerc'h** : Ils ne faisaient que courir après les moutons, au lieu de lui couper la route, ils le poursuivaient *(Lokmarïa)*
- **Troc'hañ komjou** : Lancer des paroles ; **Un tamm batouilher, un' ha' droc'h 'nê 'dreus alïes** : Une espèce de bavasseur, quelqu'un qui les lancent souvent (ses paroles) à tort et à travers *(Laz)*
- **Troc'hañ *udb.* kuit** : Enlever *qqchose* ; **Med keid voa bet amzer da lak da gerc'had ar gountell hag toud ar voutik, da droc'hañ ar stoup kuit hag toud an traou…** : Mais pendant tout le temps qu'ils ont mis à aller chercher le couteau, et tout le tintouin, pour enlever l'étoupe et tout… *(Plonee)*
- **Troc'h diwar ma hent !** : Ôte-toi de mon chemin ! *(Plonee)*
- **Troc'hiñ un tamm mat** : Couper pas mal ; **An dra-he zepand, me vé red din trec'hiñ un tamm mat, kar ar re-m(añ) zo uhel, houzoh walc'h** : Ça dépend, il me faut couper pas mal, car ils sont hauts, vous savez bien *(Skrigneg)*

- **Un devezh troc'hañ-voenn** : Une journée de fenaison (grands travaux) ; **As(e) vise gwraet devejou troc'hañ-voenn** : Là on faisait des journées de fenaison *(Karais)*

**TROC'HER** ['trɔhər] : [***troucher*** 1633] n.m. (pl. **-ien** [trɔ'hɛrjən]) ; Coupeur de / Trancheur de

- **Troc'her-lann** : Coupeur de litière
- **Troc'her treut** : Pingre (qui coupe le pain trop finement) ; **Gad un troc'her treut vise troc'het ar bara un tammig pass gwal dew drame d'espern anaoñ** : Le pingre coupait le pain pas bien épais pour l'économiser *(Plouïe)*

**TROC'HER-BUZHUG** ['trɔhər'by:zyg-k] : [***trouc'her buzuk*** 1872] n.m. (pl. **troc'herien-buzhug** [trɔ'hɛrjən'by:zyg-k]) ; (surnom des paysans) Coupeur de lombrics

**Me zo un troc'her-buzhug** : Je suis un coupeur de lombrics *(Plouïe)*

**TROC'HÉRES** [trɔ̀'he:rəz-s] : n.f. ; Barre de coupe / Faucheuse

**Ha pa vïe daw troc'h anê ga an droc'hér(e)s ahe gis-se ha lass 'nê** : Et lorsqu'il fallait les couper à la faucheuse là comme ça et les lasser *(Speied)* ; **N'eus kemed pa vijer war an droc'héres vijer aseet à charrañ 'nê** : Il n'y a que lorsqu'on était sur la faucheuse que nous étions assis à les conduire (les chevaux) *(Skrigneg)* ; **An dra-he zepande, ma oa ur prad, ma oa kaled vise gwraet ga'n droc'héres** : Ça dépendait, si c'était un pré, si (le sol) était dur on utilisait la barre de coupe *(Berrien)* ; **Lampet na war lañwnenn an droc'héres ha troc'het daoñ e zow droad raog !** : Il avait sauté sur la lame de la barre de coupe et il se coupa les deux pattes avant ! *(An Uhelgoat)* ; **Bremañ eint troc'het ga'n droc'héres ha despunet ga'r rastelléres ha potellet !** : Maintenant ils sont coupés à la barre de coupe et ramassés à la râteleuse et bottelés ! *(Plouïe)* ; **Ha vis(e) troc'h(et) ar voenn ar mo(d)-s(e) ga'n droc'héres, partoud ba-lec'h 'h ee 'n droc'héres !** : Et on coupait ainsi le foin à la faucheuse, partout où la faucheuse allait ! *(Kleden)* ; **Med ur plac'h ha' zo 'tougen ur bugel, n'é ket ur plac'h libr memes-tra d'ond da haloupad war-lerc'h an droc'héres d'o(be)r tro ar park hañ !** : Mais une femme qui porte une enfant n'est quand-même pas libre d'aller courir derrière la faucheuse pour le tour du champ hein ! *(Ponvel)* ; **Ha goulskoude meus gwraet ene tro ga'r falc'h, raog vise laket ar c'herseg war ar park ga'n droc'héres, vïe daw doc'h troc'h, 'h o(be)r ar c'hentañ vïe gwraet deus an dra-(ho)nt, d'ar c'herseg da valeo ha en-dro d'ar c'herseg ha 'h o(be)r horzennou** : Et pourtant j'en ai fait le tour à la faux, avant qu'on ne mette les chevaux dans le champ avec la faucheuse, il vous fallait couper, on appelait ça faire la première (coupe), pour que les chevaux puissent marcher et autour de la faucheuse de faire faire javelles *(Speied)*

- **Troc'héres-ed** : Faucheuse de blé ; **Goude-se oa deut ur mikanik da droc'hañ ed ya, un droc'héres-ed** : Ensuite est apparue une machine à couper le blé oui, une faucheuse de blé *(Berrien)*
- **Troc'héres-foenn** : Faucheuse de foin ; **Ba'n amzer gozh vis(e) troc'het toud ga'r falc'h, med goud(e)-se oa deuet an droc'héres, 'n droc'héres-foenn ha troc'h(añ) ed vise gwraet gati 'è ha vis(e) lak(et) dow jô deus an droc'héres hag ga'r leñwn neu'n** : Dans l'ancien temps on coupait tout à la faux, mais ensuite la faucheuse est apparue, la faucheuse de foin et on l'utilisait aussi pour couper le blé, on mettait deux chevaux à la faucheuse et alors avec la lame *(Kleden)*

**TROC'HÉRES-GWAJOU** [trɔ'he.r(ə)z-'gwɑ:ʒu] : n.f. ; Trancheuse de ruisseaux (machine servant à creuser)

✗ *syn.* : ***gwazhéres***

**An droc'héres-gwajou, hoñzh na un troad barzh-enni ha nag ur penn hag a droc'hè, pé vïe ket re-gal(ed) an douar ! Ha c'hwi boussè (a)nèi ar mo(d)-s(e) ha war-lerc'h ne(u)'n, tàèh dre 'n tu-ell hag a lakèh (a)naoñ ga'r sañs-ell hag ar wazh vis(e) ar mo(d)-s(e), goûd a reh, an dour tàè barzh** : La trancheuse de ruisseaux, elle possédait un manche et une tête qui tranchait, lorsque le sol n'était pas trop dur ! Vous la poussiez comme ça et alors après, vous veniez par l'autre côté, vous le mettiez dans l'autre sens et le ruisseau était comme ça, vous savez, l'eau venait à l'intérieur *(Kareis)*

**TROC'HÉRES-VIHEN** [trɔ'he.r(ə)z,vijən] : n.f. (pl. **troc'herésed-bihen** [trɔhe're.zet,pijən]) ; Rameuse

**Mé dad na prenet ur lïeus, raog oa an droc'héres-vihen 'n-hin' a droc'hè ar voenn hag a droc'hè an ed 'è** : Mon père avait acheté une lieuse, avant c'était la rameuse qui coupait le foin et qui coupait aussi le blé *(Kergloff)*

**TRÔELL** ['troəl] : [***troel*** 1499] n.f. (pl. **-ou** [tro'ɛlu]) ; Chaintre (bordure de 1,20 à 1,50 m. de large dans les champs entre les talus et la culture)

**TRÔELLAD / TRÔELLIÑ** [tro'ɛləd-t] [tro'ɛli] : vb. ; Mener paître (les vaches) sur les chaintres

✗ *syn.* : ***rinenniñ***

**Trôelliñ ar saout, teir-pider beuc'h ganemp** : Mener paître les vaches sur les chaintres, trois ou quatre vaches *(Berrien)* ; **Venoñs 'h es da drôell ar veuc'h so alet !** : Aujourd'hui tu vas mener paître la vache qui est vêlée ! *(Skrigneg)* ; **Ha trôellet a vije ba-tro an ed 'è ga ur gordenn, an hi(ni) vije (a-)nev' alet** : On la menait aussi paître au bout d'une corde autour du blé, celle qui était nouvellement vêlée *(Skrigneg)*

**TROIAD** ['trojəd-t] : [***troiad*** 1913] n.f. (pl. **troiajou** [tro'jɑ:ʒu]) ; Tournée / Virée / Coup (sex) / Tour (promenade)

**Aet é d'ober un tamm troiad ba'r bistroiou ba'r vourc'h** : Il est allé faire une petite virée dans les bistros au bourg *(Landelo)* ; **Ma no c'hoant da zond heñw teuy d'o(be)r un droiad da wel, ray ket droug domp !** : S'il veut venir il viendra faire une virée pour voir, il ne nous fera pas de mal ! *(Plonee)* ; **Ha memes da greis-te 'h een**

**d'o(be)r un droiad gati ba'r winojenn ahe ha me lar dec'h pé vïen war houzh, me bedale !** : Et même à midi j'allais faire un tour sur elle dans le sentier là et je peux vous dire que lorsque j'étais dessus, je pédalais ! *(An Uhelgoat)* ; **Me renk o(be)r ur bale, un droiad war ar maes** : Il faut que je fasse une marche, un tour à la campagne *(Poullaouen)*

- **Ober un droiad da *ub.*** : Tirer un coup avec *qqn.* ; **Gwraet un droiad dèi** : Il a tiré un coup avec elle *(Plouïe)*
- **Roiñ un droiad da *ub.*** : Tirer un coup avec *qqn.* (sex.) ; **Hemañ zo deut ba'h ar gambr ha aet ba'h ar gwele ha rôet un droiad d'ar wreg ! Eh ! Ha tapet an niñsel hag aet é roud, ma haotr-kaezh-mañ !** : Il est venu dans la chambre, parti dans le lit et il tira un coup avec l'épouse ! Eh ! Il chope le drap et part, mon pauvre ! *(Skrigneg)*
- **Spegañ un droiad war'nèi** : Tirer un coup avec elle *(Poullaouen)*

**TROIADEG** [tro'jɑ:dəg-k] : n.f. (pl. **-ou** [troja'de:gu]) ; Grand labour (collectif)

**Charreadeg-keuneud ha troiadeg-douar** : Grand charroi de bois et grand labour de terre *(An Uhelgoat)*

**TROIADENN** [tro'jɑ:dən] : [***troiadenn*** 1941] n.f. (pl. **-ou** [troja'dɛnu]) ; Virée

**Houzh ree-hi tammou troiadennou d'ar sakrist !** : Elle faisait faire des petites virées au sacristain *(An Uhelgoat)*

**TROIÑ / TREIÑ** ['troi] [troj] ['trɛi] : [***treiff*** 1499] vb. ; (se) Tourner (tous sens) / Tournoyer / Labourer / & Pouliner / Faire un tour

**Grev(et) ar gaseg 'n-or al(añ), 'n-or « troiñ » vis(e) gwraet doc'h an dra-s(e)** : La jument a crevé en vêlant, en « poulinant » qu'on appelait ça *(Kleden)* ; **Dalc'h a ree an traou da droiñ ha da skoiñ ha da strakal deus partoud !** : Ça n'arrêtait pas de tournoyer, de frapper, et d'exploser de partout *(Plouïe)* ; **Oh ! N'añw ket, n'añw ket da droiñ !** : Oh ! Je ne vais pas, je ne vais pas me tourner ! *(Landelo)* ; **Trôet é ar gaseg** : La jument a pouliné *(Berrien) ;* **(A-)benn vise bet eizhtez ba'r pod (a-)benn-neu'n vise komañset da droiñ ma'hat** : D'ici qu'il soit resté une huitaine dans le pot pour-lors il commençait probablement à tourner *(Ponvel)* ; **Ur vorn-ra(w) na bet trôet c'hoazh a-raog ar vresel hag un tamm bihen goude memes** : Un four en chaux avait encore tourné avant la guerre et même un petit peu après *(Skrigneg)* ; **Ha 'r re-s(e) drey an dra-se a-mo(d)-s(e) ha droio-hè o-hun beb po laret « tüis ! » dê** : Et ils tournent ça comme ça et ils tournent tout seul à chaque fois que tu leur auras dit « à gauche ! » *(Kleden)* ; **Sete pé oa erroet ar medissin 'h ee da lared dèoñ faotè ket dèoñ troiñ, heñw hesite !** : Donc lorsque le médecin arriva il lui dit qu'il ne voulait pas se tourner, il hésitait ! *(Landelo)* ; **Oh ! Jilowet ket (a)naoñ, hemañ é trôet e spered !** : Oh ! Ne l'écoutez pas, son esprit a tourné ! *(An Uhelgoat)* ; **Ah ! Ah beñ 'h een da droiñ ar ribout ahe** : Ah ! Ah ben j'allais tourner la manivelle (baratte) *(Berrien)* ; **Ma vïeh bet trôet un tammig bihen war an tu-dïou** : Si vous aviez tourné un petit peu sur la droite *(Lennon)* ; **Troiñ gad un arar-goat** : Labourer à l'araire *(Poullaouen)* ; **Oh ! 'Hond dé droiñ (e)ma'i, med (e)ma ket mad (a)nèi ! Damp neu'n ! Damp dé wel (a)nèi c'hoazh a-raog mond d'ar gêr 'ta ! Matre'n mo emm un taol-lañs** : Oh ! Elle va pouliner, mais elle n'est pas bien ! Alors allons ! Allons encore la voir avant d'aller à la maison ! J'aurai peut-être besoin d'un coup de main *(Kleden)*

- **Be trôet ar bramm ba e rèr** : Ne plus se sentir péter ; **Hezh é troêt ar bramm ba e rèr** : Il ne se sent plus péter ! *(Skrigneg)*
- **Be trôet (da / evid) + *vb.*** : Avoir tendance à / Être enclin à / Être prédisposé (-e) à ; **Bremañ me gemeron ket kalz a gafe, me zo trôet kentoc'h da gemer Ricoré** : Dorénavant je ne prends plus beaucoup de café, j'ai plutôt tendance à prendre de la Ricoré *(Berrien)* ; **Me vïe trôet da labourad maes dalc'h-mad** : J'étais prédisposée à travailler constamment dehors *(Poullaouen)* ; **Setu, ur mab-kàer meus ha hezh a zo trôet evid ober an traou** : Donc, j'ai un beau-frère et lui est enclin à faire les choses *(Skrigneg)*
- **Be trôet e benn** : Être dérangé ; **Klañw un tamm kwa ! Ya, un tamm bihen 'è, trôet hi benn !** : Un peu malade quoi ! Oui, un petit peu aussi, dérangée ! *(Karnod)*
- **Be trôet war** : Tendre vers (fig.) ; **Lod so mïoc'h trôet war *le navet*** : Certains tendent plus vers le navet *(Skrigneg)*
- **Karrig a dro a denn bro / Karrig a red na bad ket** : Petite charrette qui tourne tire un pays / Petite charrette qui court ne tient pas (c-à-d. On ne peut pas aller plus vite que la musique) *(Plouïe)*
- **Troiñ an douar da vreino** : Défricher la terre ; **Troiñ an douar da vreino, pass gwal don, dechomiñ just didan ar yeot** : Défricher la terre, pas très profondément, déchaumer juste sous l'herbe *(Ponvel)*
- **Troiñ an heñchou** : Parcourir les routes ; **Ur galoupéres é troiñ an heñchou** : Une vadrouilleuse parcourant les routes *(Plouïe)*
- **Troiñ an hijéres** : Tourner la manivelle du secoueur ; **Ar wech é deuet maes ar c'houfr 'h ey ba'n hijéres ha vis(e) ur paotr 'troiñ an hijéres !** : Dès que c'est sorti du coffre à battre ça va dans le secoueur et un gras tournait la manivelle du secoueur *(Ponvel)*
- **Troiñ ar c'hazh war-boues e lost** : Ne rien glander (Tourner le chat par sa queue) ; **Gwelloc'h daoñ troiñ ar c'hazh war-boues e lost** : Il préfère de rien glander *(Plouïe)*
- **Troiñ ar c'hi war-boues e lost** : Ne rien glander (mot-à-mot : Tourner le chien par sa queue) ; **Peus kime troiñ ar c'hi war-boues e lost** : Tu n'as rien à faire *(Plouïe)*
- **Troiñ ba ur lec'h bennaket** : Passer faire un tour quelque part ; **Hete n'on ket trôet ba'h an ti** : Je ne suis donc pas passé faire un tour dans la maison *(Berrien)*
- **Troiñ douar** : Labourer la terre ; **Stagañ 'nê hag treiñ-dou(a)r !** : Les atteler et labourer ! *(Skrigneg)* ; **Ha lec'h be zo bet un ha' lake an douar goude vïent trôet (e)vel un daol ahe 'his-se ha lake (a)nê plén, toud braw** : Et là où il y en eu un qui mettait la terre comme une table comme ça après qu'elle eut été labourée et la rendait plane, toute belle *(Plouïe)* ; **Pé vijemp ga'r c'heseg d'ar mare-se (é) troiñ douar** : Lorsqu'on utilisait les

chevaux à cette époque pour labourer la terre *(Plouïe)* ; **Trôet mad an douar** : La terre est bien labourée *(Plouïe)* ; **Difontañ-douar oa troiñ douar-lann ga'n ar bras ha vïe c'hwec'h-eizh chô war (a)n ar** : Défricher la terre c'était travailler la terre d'ajonc avec la grande charrue et il y avait six sept chevaux à la charrue *(Plouïe)* ; **Stertoc'h oa frechad (e)vid troiñ dou(a)r** : C'était plus difficile de herser que de labourer *(Berrien)* ; **Me oa tond da troiñ dou(a)r** : Je revenais du labour *(Speied)* ; **Boñ, brem(añ) 'h amp da droiñ douar neu'n ga'n ar…** : Bon, maintenant nous allons donc labourer la terre à la charrue *(Kleden)* ; **Sete ar mod-se oa komañset hag a'h ee da dïer tud 'è, vije goullet d'ond da dreiñ dou(a)r, an dra-he oa an dra gentañ vije gwraet !** : Il avait ainsi commencé et il allait aussi dans les autres maisons, on lui demandait de venir labourer la terre, c'était la première chose qu'on faisait ! *(Skrigneg)*

- **Troiñ e** : Traduire en ; **Hag goude moa trôet 'nèi e galleg neuhe hag 'benn un abadenn war-lerc'h noa gwraet imachou gad 'n Intron-Varïa Porzhou en un tu hag ar pater deus an tu-all, brezhoneg ha galleg** : Et après il l'a alors traduite en français et un certain temps après il fit des images de Notre-Dame des Portes d'une face et la prière de l'autre face, breton et français *(Pleiben)*
- **Troiñ e benn** : Tourner la tête ; **Ha pa vise lar(e)t dec'h troiñ ho penn** : Et lorsqu'on vous disait de tourner la tête *(Kolloreg)* ; **Ha mamm-gàer, memes, na trôet hi fenn 'n tu-all p(a) oan 'passeal, fi !** : Et ma belle-mère, même, avait tourné la tête de l'autre côté lorsque je passai, ma foi ! *(Skrigneg)*
- **Troiñ e gaos** : Tourner son propos ; **Ha koulskoud(e) ar mod a ma kontet d'ar re-m(añ) 'n-hi(ni) oa gwir hañ ! Me(d) renket ma treiñ ma c'haos c'hoazh** : Et pourtant c'est la manière dont je leur avais raconté qui était vrai hein ! Mais il avait encore fallu que je tourne mon propos *(Skrigneg)*
- **Troiñ e gontadennou** : Formuler ses contes ; **Med ne gonte ket meh-mod ma vij(e) ur person 'chilou 'naoñ, lare ket memes-mod ! Goûd a ouïe treiñ i gontadennou…** : Mais il ne contait pas de la même manière si un recteur l'écoutait, il ne disait pas pareil ! Il savait formuler ses contes… *(Skrigneg)*
- **Troiñ fall** : Mal tourner ; **Me meus kim ur c'hoar ha houzh zo trôet fall !** : Je n'ai qu'une sœur et elle a mal tourné *(Ar C'hloastr-Pleiben)* ; **Ha 'kreis-toud trôet-fall 'n traou, hei na tap ar remm ba he zoworn** : Et tout à coup ça avait mal tourné, elle avait attrapé des rhumatismes aux mains *(Ar Fouillez)*
- **Troiñ-ha-dizroiñ** : Tourner en rond ; **Troiñ-ha-dizroiñ pa'n de !** : Tourner en rond toute la journée ! *(Plouïe)*
- **Troiñ mad** ; Bien tourner ; **Oh ma é aet seures houzh zo trôet mad !** : Oh si elle est devenue bonne sœur c'est qu'elle a bien tourné *(Ar C'hloastr-Pleiben)*
- **Troiñ mad an traou gantoñ** : Bien tourner pour lui ; **Trôet nôa mad an traou gantoñ barzh war-lerc'h, 'benn neus an dud arc'hant, heñ nôa kemeret ur mevel dorzhtu !** : Tout avait bien tourné pour lui à l'intérieur ensuite, quand les gens ont de l'argent, il avait de suite pris un commis ! *(Sant-Wazheg)*
- **Troiñ ra ma bann(e) gwad en gwelien** : Mon sang ne fait qu'un tour *(Poullaouen)*
- **Troiñ war ar plass** : Tourner dans le vide ; **Hemañ oa ur pezh ha' vis(e) ba'r rod 'è, ma vïe ket bet hezh, ma nïe ket bet kraniou ar mo(d)-se, ar rod nis(e) troiet war ar plass** : C'était une pièce qui était aussi dans la roue, s'il n'y avait pas celui-là (boîte d'essieu), s'il n'avait pas eu d'ailettes comme ça, la roue aurait tourné dans le vide *(Kareis)*

**TROKAR** [trokar] : n.m. (pl. **-iou** [tro'karju]) ; Trocart (poignard pour percer le flanc des vaches ayant mangé trop de trèfle)

✗ *cf.* : ***kontell***

**Kerzh da gerc'h(ed) an trokar da di hezh !** : Va chercher le trocart chez celui-là ! *(Kareis)* ; **Ur veuc'h c'hweè ha vise daw lak an trokar barzh enni neu'n da zic'hweïñ 'nèi, ba'r c'hostïou am(añ) !** : Une vache gonflait et il fallait lui mettre alors un trocart pour la dégonfler, ici dans les flancs ! *(Kareis)* ; **An trokar oa 'vel ur goutell vras, seulamant un toull oa barzh, c'hwi dennè hezh maes, ar mo(d)-se tàe ar gaz maes** : Le trocart était comme un grand couteau, seulement il y avait un trou dedans, vous l'extrayiez, c'était ainsi que les gaz s'échappaient *(Kareis)* ; **Un trokar pet(r)amant daoust ma vije, plant(añ) un tüio dê ba o goûg d'ond d'an estomog, da zigass ar c'hwe maes** : Un trocart ou-bien si jamais y en avait, leur foutre un tuyau dans le cou pour aller à l'estomac, pour expulser les flatuosités *(Skrigneg)*

**TROLOBIO** [tro'lo:bjo] : vb. ; Devenir complètement fou (cf. **FOLLAÑ**)

**Trolobiet é houzh** : Elle est devenue complètement folle *(Kergrist)*

**TROMPLAÑ** ['trɔ̃mplə] : [***troumpaff*** XVI[e]] vb. ; Tromper

- **En-om dromplañ** : Se tromper ; **Med kasi-sur a-walc'h 'h on n-om dromplañ** : Mais je dois très certainement me tromper *(Skrigneg)* ; **Ah ! N'é ket ! Seizh eur deg 'n-hi(ni) é, 'n-om drompet oun** : Ah ! Non ! Il est sept heures dix, je me suis trompée *(Skrigneg)* ; **Kàer mamp 'h o(be)r hom c'hont : « Daon ! 'N-om dromplet é 'hat ! Nonde… N'é ket possubl ! »** : Nous avions beau faire nos comptes : « Dam ! Il s'est trompé ma foi ! Non de… Ce n'est pas possible ! » *(Skrigneg)*

**TRON** [trɔ̃:n] : n.m. (pl. **-iou** ['trɔ̃nju]) ; Bourdonnement que l'on entend parfois dans le ciel par endroits dans les Monts d'Arrée (par forte chaleur)

**TROÑS** [trɔ̃.s] : [***trounçc*** 1632] n.m. (pl. **-ou** ['trɔ̃.su]) ; au pl. Ailes (en double arceau de la coiffe Dardoup)

**Ha ga'r merc'hed vije ur c'hoef gad troñsou war'nê ha' ree memes-mod 'vel 'r C'hastell-Ne** : Et les femmes portaient des coiffes agrémentées d'ailes qui faisait comme à Chateauneuf-du-Faou *(Kolloreg)*

**TROÑSAD-BLEW / TROÑCHAD-BLEW** ['trɔ̃.sə,blɛw] ['trɔ̃.ʃə,blɛw] : n.m. ; Barbes (d'une coiffe)

**Ha goud(e)-se Lokeored zo ba'n tu-all domp ah(e) his-se ha (e)ma koef Pleiben gate, n'é ket memes-mod ! Ga un troñchad-blew** : Et ensuite Loqueffret de l'autre côté par rapport à nous a la coiffe de Pleyben, elle n'est pas pareille ! Elle a des barbes *(Kolloreg)*

**TROÑSAÑ / TROÑCHAÑ** ['trɔ̃sə] ['trɔ̃ʃʃə] : [***tronczaff*** 1499] vb. ; Retrousser

**Troñset lostenn hi hiñvis** : Sa queue de chemise retroussée *(Poullaouen)* ; **Troñsañ e vañch** : Retrousser sa manche ; **Droñsegn o mañch ma vise war o brec'h, petrame ma vise war o har droñsegn gar o bragou** : Ils retroussaient leur manche si c'était sur leur bras, ou-bien si c'était sur leur mollet ils retroussaient le bas de leur pantalon *(Sant-Wazheg)* ; **Hei troñchañ he liñser da wel hag-hañw oa tomm** : Elle retroussa le drap pour voir s'il était chaud *(Kolloreg)* ; **Ha me lar dec'h 'h ee d'ar porzh, stag e zorn digantoñ hag na ket amzer da droñs e vrozh...** : Et je peux vous dire qu'il allait dans la cour, les mains accrochées et il n'avait pas eu le temps de retrousser sa jupe... *(An Uhelgoat)* ; **Da-beked lec'h vïe troñset o mañchou gate, beñ vije liw kaletoc'h** : Jusque-là où leurs manches étaient retroussées, ben c'était d'une couleur plus dure *(Plouïe)* ; **Chomet é-i ba hi saw ! Kim(ed) ar bach neus bet 'è troñset, lakeet é-i bet ba'n douar, me(d) ga'n è(v)el wechou...** : Elle est restée debout ! Seulement la bâche qui s'est retroussée, on l'a mise en terre, mais avec le vent parfois... *(Laz)*

**TROÑSEUNEUS** [trɔ̃sø'nøz] : n.m. (pl. **-ou** [trɔ̃sø'nø:zu]) ; Tronçonneuse

**Mod-all breum(añ) ba'r c'hoat vé trous, ya, pé vé an troñseuneusou, me(d) 'benn arc'hoazh n'o ket droad an troñseuneus !** : Sinon de nos jours il y a du bruit dans le bois, oui, lorsqu'il y a les tronçonneuses, mais demain il n'y aura pas le droit à la tronçonneuse ! *(An Uhelgoat)* ; **Goud(e)-se oa komañs(e)t an troñseuneus, lod oa komañs(e)t un tamm a-raog, me(d) nïent ket komañs(e)t kalz raog se d'o(be)r ga'n troñseuneus, aboe vé ket gwraet (ne)med ga'n troñseuneus...** : Ensuite on commença la tronçonneuse, certains avaient commencé un peu avant, mais ils n'avaient pas commencé beaucoup avant ça à utiliser la tronçonneuse, depuis on n'utilise plus que la tronçonneuse... *(An Uhelgoat)*

**TROT** [trɔt] : [***trot*** 1632] n.f. ; Trot

**Me, krog ba'r gijou, leuske (a)nèi da gemer an drot** : Moi, tenant les guides, je la laissais prendre le trot *(An Uhelgoat)*

**TROTER** ['trɔtər] : [***troter*** 1716] n.m. (pl. **-ien** [trɔ'tɛrjən]) ; Trotteur

**Kar 'zhpenn be un troter dispar oa 'e ur marc'h-beg deus ar gwellañ** : Car en plus d'être un trotteur sans pareil, c'était également un des meilleurs chevaux de tête *(An Uhelgoat)*

**TROTOUAR** [trotwar] : n.m. ; Trottoir

**Ar moniteur na tap i vetr da wel pe-geid oan deuh an trotouar** : Le moniteur a pris son mètre pour voir à quelle distance j'étais du trottoir *(Plouïe)* ; **Tennet oa war ar machin, aet oa ar peulig war an trotouar** : On avait tiré sur le machin, le petit pieu était tombé sur le trottoir *(Plonee)*

**TROUBL** ['trub-p] : [***troubl*** 1499] ad. & n.m. (pl. **-ou** ['trub(l)u]) ; Trouble

**Troub a welon** : Je vois trouble *(Poullaouen)*

- **Dour-troub(l)** [du:rtrup] : (de l') Eau trouble ; **Pé vis(e) dour 'vel dec'h, eh beñ toud ar re-s(e) a 'n-om sile ba'r puñs hag vije dour-troub(l)** : Lorsqu'il flottait comme hier, eh bien tous ceux-là s'infiltraient dans le puits, l'eau était trouble *(Poullaouen)* ; **Ma mamm pé 'h ee da denno dour deuh ar puñs oa tre tal an ti lare : « Ah ! Troub(l) é an dour (a)darr(e) vinos ! »** : Lorsque ma mère aller tirer de l'eau du puits qui était juste en face de la maison elle disait : « Ah ! L'eau est encore trouble aujourd'hui ! » *(Poullaouen)*

**TROUBLAÑ** ['tru.blə] : [***troublaff*** 1499] vb. ; Troubler

**An dra-s(e) a droubl ahan(o)h un tamm bihen hag e gomprenet ket...** : Ça vous trouble un petit peu et vous ne comprenez pas... *(Kareis)*

**TROUS** [tru:z-s] [trɔ̃:z-s] : [***trous*** 1632] n.m. ; Bruit / Bagarre / Querelle(s) / & n.f ; Boucan (cf. **TOURNI**)

**An dra-he ree un drous spontus** : Ça faisait un boucan d'enfer *(Plouïe)* ; **Oh partoud vé tammou trous** : Oh il y a des petites querelles partout *(Berrien)* ; **(E)n-om gavet en ti oa un drous, ur cholori !** : Arrivé dans la maison il y avait un boucan, un vacarme *(Ar Fouillez)* ; **Glêes ket un drous ha' n'out ket kustum da glêd ?** : N'entends-tu pas un bruit que tu n'as pas l'habitude d'entendre ? *(Skrigneg)* ; **Me(d) 'benn skoiè-hei, 'benn-neu'n vïe ket trous braw ga(t)i** : Mais quand elle frappait, pour-lors elle ne produisait pas un beau bruit *(Sant-Wazheg)* ; **Ha pé lakèh ket lard gleèh (a)nê 'h o(be)r trous pé 'h eeh ga'n hent** : Lorsque vous ne les graissiez pas, vous les entendiez faire de bruit lorsque vous preniez la route *(Kareis)* ; **Me(d) skoïñ war'nê vïe ket droad d'o(be)r ! Nann, ga un tamm bazh benneg 'h o(be)r trous dê** : Mais il n'y avait pas le droit de les frapper ! Non, leur faire du bruit avec un petit bâton quelconque *(Kareis)* ; **Gleet oa dec'h memes-tra be lak ur c'haoutchou war beg ho pazh ha pïe ket gwraet kement trous !** : Vous auriez quand-même dû mettre un caoutchouc sur le bout de votre bâton et vous n'auriez pas fait autant de bruit ! *(Plouïe)* ; **Oa digoueet trous ba du-mañ pegur oamp tost d'an hent** : Et il y eut du bruit chez moi puisqu'on était près de la route *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Daon ! Piw zo e(rr)i ahe ? Ahe zo klêt trous un oto !** : Diantre ! Qui arrive là ? Là on entend le bruit d'une auto ! *(Skrigneg)* ; **Hag meus delc'het choñj deus an troñs ma reeint** : Et j'ai gardé en tête le bruit qu'ils faisaient *(Kareis)* ; **Ha pa misemp c'hoant d'o(be)r un tamm trous** : Et lorsque nous voulions faire un peu de bruit *(Plourac'h)* ; **Un drous skiltr ha sklêr** : Un bruit aigu et clair *(An Uhelgoat)* ; **Tamm-ha-tamm, heb trous e-bed, oan komañset da filañ** : Petit-à-petit, sans un bruit, je

commençai à filer *(An Uhelgoat)* ; **Ha trous a oa ! Trous a oa ! Laket oa penn un' mennaket da barïañ !** : Et il y avait du bruit ! Du bruit ! La tête d'une personne était mise en pari ! *(Lokered)* ; **Petra zo ahe ?! Mod-se kement-se a drous !** : Qui a-t-il là ?! Comme ça autant de bruit ! *(Lokered)* ; **Hag hemañ neus lesket ar paotr-plous da goueo en un taol hag an dra-he, houzoh walc'h, neus gwraet un drous !** : Il laissa ainsi tomber son épouvantail d'un coup et ça a, vous savez bien, fait un de ces boucans ! *(Skrigneg)* ; **Beñ pa vé ket (a) drous kin, dâ é** : Ben lorsqu'il n'y a plus de bruit, c'est agréable *(Skrigneg)* ; **An drous oa ket kalz a dra, med ar luved ouïè-hè walc'h lar an tan oa** : Le bruit n'était pas important, mais ils savaient bien que les éclairs voulaient dire qu'il y avait le feu *(Kleden)* ; **Ma ! 'Vi(d)-noñs me oa divunet ga'n horolaj a neus gwraet un drous drol ah(e) ! Ha pad ar veilh a na gwraet an horolach memes trous !** : Eh bien ! Cette nuit j'étais réveillé par l'horloge qui a fait un drôle de bruit là ! Et pendant la veillée, l'horloge avait fait le même bruit ! *(Skrigneg)* ; **Dared ! Vis(e) ket trous ha badè matre'n, oh ! Div eur, teir eur ba'n hañw, ba'n noñs, med vis(e) ket na glaw na trous ha oa ket dañjerus** : Des épars ! Il n'y avait pas de bruit et ça durait peut-être, oh ! Deux heures, trois heures l'été, la nuit, mais il n'y avait ni pluie ni bruit et ce n'était pas dangereux *(Kleden)*

- **A-wechou vé trous etresse** : Ils s'engueulent parfois *(Plouïe)* ; **(E)n-om gleo a reent, vise ket trous gate** : Ils s'entendaient, il n'y avait pas de bagarre *(Plouïe)*
- **Be kalz trous deusoutoñ** : Faire grand bruit de soi ; **Ar Rusquec zo bet kalz trous deusouti** : Le Rusquec a fait grand bruit de lui *(Landelo)*
- **Be trous gantoñ** : Être bruyant ; **Ga'r Vretoned vé trous gate partoud** : Les Bretons sont bruyants partout *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Oh ! Nin n'o ket kalz a drous ganomp 'ha !** : Oh ! Nous ne serons pas très bruyants ma foi ! *(An Uhelgoat)*
- **Ober trous da + *ub.*** : Sermonner *qqn.* / Engueuler *qqn.* ; **Trous vise gwraet dèi** : On la sermonnait *(Plouïe)*

**TROUSELLAÑ** [tru'zɛlə] : vb. ; Tintinnabuler

**An arc'hant o trousellañ ba foñs ma godellou** : L'argent qui tintinnabule dans le fond de mes poches *(Skrigneg)*

**TRO-WALC'H / TRA-WALC'H** [tro'wax-h] [tra'wax-h] [trœ'wax-h] ['twɑ:h] ['twax] : [***treu erhoalh*** 1861] ad. ; Assez / Suffisamment

**Ah nann ! Tro-walc'h é mo(d)-se dija !** : Ah non ! C'est déjà assez comme ça ! *(Skrigneg)* ; **Né ket tro-walc'h gwech e-bed** : Il n'a jamais assez *(Plouïe)* ; **Deuh ar c'hwiled-du ? Deuh ar re-he vé ka(v)et tro-walc'h é haloup ahe his-se !** : Des cafards ? On trouve assez de ceux-là à grouiller là comme ça ! *(Plouïe)* ; **Pe oad oa ? – Bihen-tre, med tro-walc'h (e)vid baleo** : Quel âge avait-il ? – Tout petit, mais assez (grand) pour marcher *(Berrien, Plouïe)* ; **Oh ! Tro-walc'h chom ga hezh ! Sell pegement zo war an assïed !** : Oh ! Il lui reste assez ! Regarde combien il y a sur l'assiette ! *(Skrigneg)* ; **Me gav din ma rafen pemp mil lur doc'h, beñ an dra-he zo tro-walc'h...** : Je trouve que si je vous donnais cinq mille francs, ben c'est assez *(Landelo)* ; **Tro-walc'h a draou zo war an daol** : Il y a suffisamment de choses sur la table *(Plouïe)* ; **Oa ket tr(o)-walc'h a barkeier 'houzoc'h a-walc'h, 'vid ar saout vise daw labourad, toud toud an douar, ar labouriou** : Il n'y avait pas assez de champs vous savez bien, il fallait travailler pour les vaches, toutes les terres, les travaux *(Berrien)* ; **N'eus ke(t) tro-walc'h, re neubeud zo** : Il n'y a pas assez, trop peu *(Pleiben)* ; **Me(d) n'ouïent ket ma nant gwraet koat, tra-wac'h (e)vi(d) toud ar goañw** : Mais ils ne savaient pas s'ils avaient fait assez de bois pour tout l'hiver *(Kleden)* ; **Tra-wac'h koat meump ?** : On a assez de bois ? *(Kleden)* ; **Ya, ya-ya, med boñ tro-walc'h so deja...** : Oui, oui-oui, mais bon il y en a déjà assez... *(Skrigneg)* ; **Oh ! Tro-walc'h so !** : Oh ! Il y en a assez ! *(Plourac'h)* ; **Tro-walc'h labour !** : Assez de travail ! *(Skrigneg)* ; **(A-)benn-neuhe vïe ket laret dèoñ drailhañ koat kin pé na drailhet tra-walc'h** : Pour-lors on ne lui disait plus de hacher du bois puisqu'il avait assez haché *(Landelo)* ; **Lar da houzh mond d'ar gêr ! Amañ zo tro-walc'h bugwale !** : Dis-lui d'aller à la maison ! Ici il y a assez d'enfants ! *(Sant-Wazheg)* ; **Oh ! Laret so tro-walc'h ar mo(d)-se !** : Oh ! On a assez dit comme ça ! *(Plouïe)* ; **Oh ! Tro-walc'h rañw ahe mod-se !** : Oh ! Je fais assez comme ça *(Plonee)* ; **Me oar pet(r)a é ar loned, kar me meus labour(et) tra-walc'h ga'r c'heseg !** : Moi je sais ce que c'est les bêtes, car j'ai assez travaillé avec les chevaux ! *(Sant-Wazheg)* ; **Oh ! Tro-walc'h glaw zo bet ha tro-walc'h amzer vall 'è** : Oh ! Il y a eu assez de pluie et de mauvais temps également *(Ponvel)* ; **Ale ! Heus ket lennet tro-walc'h 'boe an de (e)mout an de-mañ toud à lenn ?! Sklap ar c'hozh leveriou-se 'goste !** : Allez ! Tu n'as pas assez lu depuis toute la journée que tu es à lire ?! Balance ces sales livres ! *(Skrigneg)* ; **Ar c'hou-pie vij(e) ket cheñchet beb pla, kar wichou vij(e) ket tro-walc'h a bell d'o(be)r ! Sell ar c'hou-pie ree dow la wichou** : On ne changeait pas le couvre-pieds chaque année, car parfois il n'y avait pas assez de balle pour faire ! Le couvre-pieds faisait donc parfois deux ans *(Skrigneg)*

- **Ga poan ha tro-walc'h !** : À grand peine ; **Med ga poan ha tro-walc'h ! Oamp deut a-benn da lao an tan** : Mais c'est à grand peine ! Que nous avons réussi à éteindre le feu *(Plouïe)*

**TRUANTIS** [try'ɑ̃ntəz-s] : [***truantis*** 1499] n.f. ; Jérémiades

**Pé vé re a druantis etresse ar mod-se ! Eh beñ an dra-he bad kemed pider eur war'n-ugent !** : Ainsi lorsqu'il y a entre eux trop de jérémiades ! Eh ben ça ne dure que vingt-quatre heures ! *(Skrigneg)*

**TRUBUILH** ['try:byʎ] : [***trubuilh*** 1632] n.f. (pl. **-ou** [try'byʎu]) ; Trouble

**Hi zamm penn ga kement-se drubuilh oa eilpennet** : Sa pauvre tête avec tant de troubles était chamboulée *(An Uhelgoat)*

**TRUBUILHAÑ** [try'byʎə] : vb. ; Troubler

**An dra-he na trubuilhet ma spered** : Ça avait troublé mon esprit *(An Uhelgoat)*

**TRUBUILHUS** [try'by.ʎyz-s] : [***trubuilhus*** 1732] ad. ; Tumultueux (-se)

**Heñ na bet ur vuhe trubuilhus** : Il a eu une vie tumultueuse *(Plouïe)*

**TRUCH** [tryʃ] : n.m. ; Triche / Tricherie (cf. **TRICH**)

**TRUCHAÑ** ['tryʃə] : vb. ; Tricher (cf. **TRICHAÑ**)

**TRUCHER** ['tryʃər] : n.m. ; Tricheur (cf. **TRICHER**)

**TRUE** ['try:(ə)] : [vx. br. ***trued*** ; ***truez*** 1499] n.f. ; (de la) Pitié

**Ha noa bet true deus-hei** : Et il eut pitié d'elle *(Kergrist)* ; **Tru' ma deuh ar re-gozh** : J'avais pitié des vieux *(Karnod)* ; **Oh Marie ! Daw doc'h kaoud tru' deusouti ! Hi zo he-hunan !** : Oh Marie ! Il faut que vous ayez pitié d'elle ! Elle est toute seule ! *(Sant-Wazheg)* ; **Ma ! Me meus true do(u)-oueh à chom maes ahe dan ar glô !** : Eh bien ! J'ai pitié de vous voir rester dehors sous la pluie ! *(Plourac'h)* ; **Me meus tamm tru' deuhoute pé vegn deut goud(e) vo daw dê o(be)r** : J'ai un peu de pitié pour eux lorsqu'ils grandissent après il leur faut faire *(Skrigneg)* ; **Ga'n dru' deusonte ! Ha tru' ma deusonte-(hègn)k ! Ha eint deut ahe ba mis-hero** : Par pitié pour eux ! J'avais pitié d'eux ! Et ils sont venus là au mois d'octobre *(Plourac'h)*

**TRUEGEZH** [try'e:gəz-s] : [***truegeh*** 1927] n.f. ; Pitié (à voir)

**Un' ha' na gwraet din un druegezh spontus** : Un être qui m'avait fait affreusement pitié à voir *(An Uhelgoat)*

**TRUEGUS** [try'e:gəz-s] : ad. ; Pitoyable (qui suscite la compassion)

**Ur oueladenn pe ur grïadenn ken kri ha ken truegus** : Une crise de larme ou un cri si cruel et si pitoyable *(An Uhelgoat)* ; **Ha pegen truegus oa klêo an dud 'hopal o mamm ! Ba kement sort langach oa toud !** : C'était si pitoyable d'entendre les gens héler leur mère ! Dans toutes les langues qu'il y avait ! *(An Uhelgoat)* ; **Hete vïe Senegaleed 'tond hardi ha hègn hope o mamm ba o langach 'e... Ha vïent ket 'vid bouj ! Ha an dra-he 'n-hi(ni) oa truegus-spontus klêo !** : Il y avait donc des Sénégalais qui venaient et ils hélaient aussi leur mère dans leur langue... Et ils ne pouvaient pas bouger ! C'était ça qui était effroyablement pitoyable à entendre ! *(An Uhelgoat)*

**TRUFENN** ['tryfən] : [***truffenn*** 1866] n.f. ; Trompeuse

**Diwall deus houzh ! Houzh so un drufenn !** : Fait attention à elle ! C'est une trompeuse ! *(Skrigneg)*

**TRUILH** [tryʎ] : [***truill*** 1716] n.m. (pl. **-ou** ['tryʎu]) ; Guenille / Haillon

**Sete (a-)benn ar fin voa deut tro Kroc'henig, Kroc'henig da basseal ga e damm truilhou en-dro dèoñ** : Donc pour finir ce fut le tour de Kroc'henig, à Kroc'henig de passer en guenilles *(Plonee)* ; **Ha neuhe hezh neuhe, ràet vise pilhou daoñ (iv)è, añfeñ an tammou truilhou ha hezh a ràe assiedou petramed bolennou** : Et alors lui, on lui donnait aussi des vieux chiffons, enfin les guenilles et il donnait des assiettes ou-bien des bols *(Lokmaria)*

- **Be un tamm truilhou toud** : Être tout en haillons ; **Voa-hañw kime un tamm truilhou toud c'hoa(zh), vïe kemed kroc'henig de(u)houtoñ** : Il était encore tout en haillons, il ne portait qu'une petite peau *(Plonee)*

**TRUILHEG** ['tryʎəg-k] : [***truillec*** 1659] ad. ; En haillons / Déguenillé (-e)

**Gwisket truilheg** : Habillé en haillons *(Plonee)*

**TRUJUNELL** [try'ʒy:nəl] : [***turzunell*** 1499] n.f. (pl. **-ed** [tryʒy'nɛ:ləd-t]) ; Tourterelle (cf. **KOULMOUL**)

**TRUKER** ['trykər] : n.m. ; Arnaqueur / **TRUKÉRES** [try'ke:rəz-s] : n.f. (pl. **-ed** [tryke're:zəd-t]) ; Arnaqueuse

**Ya, trukou daon ! An hi(ni) oa krog d'o(be)r se : « Oh ! Houzh zo un drukéres ! »** : Oui, des arnaques tiens ! Celle qui commençait à faire ça : « Oh ! C'est une arnaqueuse ! » *(Skrigneg)*

**TRUKOU** ['tryku] : [***trukou*** 1868] n.pl. ; (des) Arnaques / (des) Trucs / (des) Ruses

**Kar vich(e) keme(d) vïou brein ! Oh ! Be oa tud d'o(be)r trukou mo(d)-se !** : Car il n'y avait que des œufs pourris ! Oh ! Il y a des gens pour faire des arnaques comme ça ! *(Skrigneg)* ; **Gwraet vije trukou ! Eh ! Ha pa vije ka(v)et vïou ba'h ar harzh, pudur ar yir 'h ee da zoiñ ba'h ar girjer partoud, pugur vïent in liberte** : On faisait des arnaques ! Eh ! Et lorsqu'on trouvait des œufs dans la haie, puisque les poules allaient pondre partout dans les haies, puisqu'elles étaient en liberté *(Skrigneg)*

**TU** [ty:] : [***tu*** 1499] n.m. (pl. **-iou** ['tyju]) ; Direction / Côté / Manière / Opportunité / Face (côté) / Bord (politique, religieux...)

**War un tu ha war an tu-all** : Sur un côté ou sur l'autre *(Skrigneg)* ; **Mond a ra deus an eil tu d'egile** : Il va d'un côté à l'autre *(Plonee)* ; **Heñ né ket amzer da sell war pe-sort tu (e)ma an a(v)el** : Il n'a pas le temps de regarder dans quelle direction est le vent (c-à-d. Il travaille tellement qu'il n'a pas le temps de réfléchir) *(Plouïe)* ; **Añfin toud an dud oagn ket, pugur be oa tud deus an tuiou toud 'e !** : Enfin tout le monde n'était pas, puisqu'il y avait des gens de toute sorte de bord aussi ! *(Lannedern)* ; **Ur plass oa bep tu neu'n evel ar c'hadoriou-kowess ba toud, ba an ilisou-toud neuhe** : Il y avait donc un emplacement de chaque côté comme tous les confessionnaux dans toutes les églises *(Lokmaria)* ; **Un troc'had tud ba un takad hag un troc'had ba un tu-all** : Un groupe de personnes dans une zone et un groupe de l'autre côté *(Plouïe)* ; **Vise un' bep tu** : Il y en avait un de chaque côté

*(Lokmarïa)* ; **War ar c'host(e) ahe vije ba beb a du** : C'était là sur le côté de chaque côté *(Skrigneg)* ; **Ur skeul ba bep tu d'ar bern evid chet an dour dre war-horr(e)** : Une échelle de chaque côté du tas pour jeter l'eau par le dessus *(Plouïe)* ; **Ma ket sellet (ne)med ba un tu** : Je n'avais regardé que d'un côté *(Kolloreg)* ; **Koulz an eil tu hag egile** : Autan un côté que l'autre *(Plouïe)* ; **Ar Faou zo ba'n tu-se** : Le Faou est dans cette direction-là *(Plouïe)* ; **Un tu bennaket vo ka(v)et pe-naos skrivañ an dra kajimant-sur** : On trouvera très certainement quelque part comment l'écrire *(Skrigneg)* ; **An tu-dïou** : La droite ; **Tu-dïou é** : C'est à droite *(Berrien)* ; **Ha goude-se ar-he oa laket ba un tu deuh ar jeminal neu'n** : Et ensuite on les mettait alors d'un côté de la cheminée *(Kolloreg)* ; **Ur pezh barrenn-hou(a)rn oa c'hoazh ha 'h ee (a-)dreus d'an eil tu d'egile** : Il y avait encore une grande barre en fer qui traversait d'un côté à l'autre *(Berrien)* ; **Erc'hent oa deus an dow du** : Il y avait de l'argent des deux côtés *(Ponvel)* ; **Un tu etrameg Pleiben, un tu-all (e)tram(eg) Plonee** : Un côté vers Pleyben, l'autre côté vers Plonévez-du-Faou *(Lannedern)* ; **Ba'h tu Skrigneg so dow di** : Du côté de Scrignac il y a deux maisons *(Poullaouen)* ; **An traou n'eint ket cheñchet 'nê, matreh(e) eint cheñchet tu, cheñchet bro, med 'n-im gann a ra an dud ato !** : Les choses n'ont pas changé, peut-être ont-elles changé de direction, changé de pays, mais les gens se battent toujours ! *(Pleiben)* ; **Ya, ar mod-se vé gwraet ! Deuh an eil tu ha egile !** : Oui, c'est comme ça qu'on fait ! D'un côté et de l'autre ! *(Skrigneg)* ; **Ha neu'n 'tà ar c'hoaien war un tu hag ar laezh neu'n war an tu-ell** : Et alors la crème vient sur un côté et alors le lait sur l'autre côté *(Plourac'h)* ; **Vent ket komandet tre meh-mod 'e, lesket vent un tamm war an tu neugn c'hoant d'ond !** : Ils ne sont tout à fait commandés de la même manière non-plus, on les laisse un peu dans la direction qu'ils veulent prendre ! *(Skrigneg)*

- **A du pe du** : D'un côté ou de l'autre ; **Ma vïent bet interesset ga'r politik, a du pe du, nïent bet gwraet un dra menneket, med nann !** : S'ils avaient été intéressés par la politique, d'un côté ou de l'autre, ils auraient fait quelque chose, mais non ! *(Poullaouen)*
- **An tu an traoñ (deus)** : Le bas (de) / Le sud (de) ; **Ar lodenn douar zo 'kreis-tre an tu an traoñ hag an tu an nec'h** : La parcelle de terre qui se trouve juste entre le bas et le haut *(Plouïe)*
- **An tu dïa-barzh** : L'intérieur ; **An tu da-barzh deus an ti** : L'intérieur de la maison *(Plouïe)* ; **An tu di-barzh zo bli** : L'intérieur est moelleux *(Poullaouen)* ; **Eh beñ sert(e)namant na-hè pet(et) ar gwazhïou ba'n tu-di-barzh** : Eh bien elle avait certainement pété les veines à l'intérieur *(Kleden)*
- **An tu dïa-vaes** : L'extérieur ; **An tu da-vaes deus an ti** : L'extérieur de la maison *(Plouïe)*
- **An tu-dïou** : La droite ; **Ma vïeh bet trôet un tammig bihen war an tu-dïou** : Si vous aviez tourné un petit peu sur la droite *(Lennon)*
- **An tu dindan** : Le dessous ; **'Vi(d) echüiñ, un tamm taol bihen war an tu-ell, war 'n tu-dindan papred !** : Pour finir, un petit coup sur l'autre côté, toujours sur le dessous ! *(Kleden)* ; **Un taol dre-zindan, 'n heñi-ell diwar-horr(e) ha 'n-heñi diveo, an taol diveo papred wa'n tu dindan ! Gwech e-bed wa'n tu war-horr(e)** : Un coup par en dessous, un autre par-dessus et le dernier, le dernier coup toujours sur le dessous ! Jamais sur le dessus *(Kleden)*
- **An tu-dreñw** : L'arrière / L'autre côté (derrière) ; **Ya, pezegwir ni oa aet ba an tu-dreñw, ene zo ur sal** : Oui, puisque nous étions allées derrière où se trouve une salle *(Skrigneg)* ; **Ba-lem oan-m(e) à chom, oa un noñr dreñw 'n ti, an tu-raog oa uhel, me(d) an tu-dreñw oa ijel** : Là où j'habitais, il y avait une porte à l'arrière de la maison, l'avant était haut, mais l'arrière était bas *(Skrigneg)*
- **An tu en-eneb** [ty'nɛ̃:n] : Le côté opposé ; **Vis(e) ràet un taol-lim dé lak(ad) (a)naoñ dé droc'hiñ ha goud(e)-se vis(e) ràet un tamm taol wa'n tu 'n-en'** : On donnait un coup de lime pour le faire couper et ensuite on donnait un petit coup sur le côté opposé *(Kleden)*
- **An tu-gin** : L'envers ; **Ba'n tu yin** : À l'envers *(Kergrist)*
- **An tu isellañ deus** : Le côté le plus bas de ; **Ar goueleg é an tu isellañ deus ar barres** : Le « **goueleg** » c'est le côté le plus bas de la paroisse *(Plouïe)*
- **An tu-klei** : La gauche
- **An tu-nec'h (deus) / An tu an nec'h (deus)** : Le nord (de) / Le haut (de) ; **Ar gorre é an tu-nec'h d'ar barres** : Le « ***gorre*** » c'est le nord (le haut) de la paroisse *(Plouïe)* ; **Ar lodenn douar zo 'kreis-tre an tu an traoñ hag an tu an nec'h** : La parcelle de terre qui se trouve juste entre le bas et le haut *(Plouïe)* ; **Beñ ma vije ur veunteun pe ur soursenn ba'n tu-nec'h deus ar park** : Ben s'il y avait une fontaine ou une source dans le haut du champ *(Plouïe)*
- **An tu-raog** : L'avant / Le devant ; **Tammou moussed vis(e) wechou 'choukour 'è tostaad an horzennou ha un' vis(e) ba an tu-raog neu'n 'chet 'nê war an daol** : Quelques gamins aidaient aussi parfois à rapprocher les gerbes, il y en avait alors un à l'avant qui les jeter sur la table (de séparation) *(Ponvel)* ; **Ar brageier vije us(e)t deus an tu-raog, med vije ket chet(et) ar brageier 'vi(d) bramed d'an dra-he, sete vije golôet deus an tu-raog hag ar re-he oa poltok, me lar dit, ar re-he oa kaled da hwrïad hañ !** : Les pantalons usés à l'avant, mais on ne jetait pas les pantalons pour autant, on couvrait donc l'avant et c'étaient de la suédine, je te le dis, ils étaient durs à coudre hein ! *(Ar Fouillez)*
- **An tu war-horre (da / deus)** : Le dessus (de) ; **Ha setou vis(e) ur boutou-koat ganin ha vis(e) grilhet an tu war-horr' da mé sroad, skar(e)t !** : Et nous étions donc chaussés de sabots de bois et le dessus de mon pied était bousillé, crevassé ! *(Sant-Wazheg)* ; **Un taol dre-zindan, 'n heñi-ell diwar-horr(e) ha 'n-heñi diveo, an taol diveo papred wa'n tu dindan ! Gwech e-bed wa'n tu war-horr'** : Un coup par en dessous, un autre par-dessus et le dernier, le dernier coup toujours sur le dessous ! Jamais sur le dessus *(Kleden)*
- **An tu war lein** : Le dessus *(Kergrist)*
- **(Ba'h an / En) tu-all (da / deus)** : De l'autre côté de ; **Ha oant ka(v)et ba'h an tu-all da Goad-Iles** : Et on les trouva de l'autre côté de Coat-Elez *(Berrien)* ; **Gwenidou ? An dra-he 'n tu-all deus Tredudon ahe ya, ba'r mene ya !** : Gwenidou ? C'est là de l'autre côté de Trédudon, oui dans la montagne ! *(Berrien)* ; **Sete goud(e)-se trameg Kastellin (e)ma ar Paganed ha goud(e)-se ba'n tu-all d'ar stêr ha en tu-all d'Ar C'hastell-Ne vé gwraet ar Glaziked deuhoute** : Donc ensuite vers Chateaulin c'est les Paganis et ensuite de l'autre côté de la rivière et de l'autre côté de Chateauneuf-du-Faou, on les appelle les Glaziks *(Kolloreg)*

- **Ba ma zu-(dïou/klei)** : À ma (droite/gauche) ; **Me oa 'teb mer(e)nn, mé mamm voa ba mé su-dïou, ar mestr deus ar ferm voa tu-fass** : Je mangeais mon repas, ma mère était à ma droite, le maître de la ferme était en face *(Sant-Wazheg)*
- **Ba'n tu-all / Ba'n tu-ell** : Dans l'autre sens / En sens contraire ; **(A-)benn-neu'n peus lak(et) an ar ba'n tu-ell** : Pour-lors tu as mis la charrue dans le sens contraire *(Kleden)* ; **Hag nin oa ba'n tu-mañ hag an usin oa ba'n tu-all** : Et nous nous étions de ce côté et l'usine était de l'autre côté *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Un' é erruet deus un tu deus ar wênn, an heñi-all ba'n tu-all, sete oaint bet oblij da jom ene** : Un est arrivé d'un côté de l'arbre, l'autre de l'autre côté, ils étaient donc obligés de rester là *(Plouïe)*
- **Ba'n tu-klei** : À gauche ; **« Poulpri » vïe gwraet da kêr ha 'n dra-h(e) so 'raog digoueo ba Kleden ba'n tu-klei ah(e) gis-s(e)** : On appelait ce village Poulpri et c'est avant d'arriver à Cléden à gauche là comme ça *(Speied)*
- **Ba un tu menneket** : D'un côté (fig.) ; **Ba un tu menneket ma keuñ bi gwraet un dra-all, kar matre'n vis(e) bet digoueet ur maleur dre mé faot, neb lak (a)nèoñ da zigoueiñ** : D'un côté je regrettais de ne pas avoir fait autre chose car peut-être un malheur serait arrivé par ma faute sans, sans le vouloir *(Kleden)*
- **Be en tu ga.** : Être du côté de ; **Be sur oun en tu ganit** : Soi certain que je suis de ton côté *(Poullauen)*
- **Chechañ war un tu** : Tirer dans une direction *(Skrigneg) ;* **Chech war an tu klei** : Tirer à gauche *(Skrigneg)* ; **Chech war an tu-dïou** : Tirer sur la droite *(Skrigneg)*
- **Cheñch tu d'ar vein da sec'hañ** : Faire un travail à la con (m.-à-m. Changer de côté aux pierres pour sécher) *(Poullaouen)*
- **Cheñch tu (deus / da) *udb.*** : Retourner *qqchose* / Changer de sens (à) ; **Cheñch tu d'i davañjer** : Retourner son tablier *(Skrigneg)* ; **Med skour ar vugwale, n'é ket cheñch tu dê ?** : Mais « skourañ » les enfants, ce n'est pas leur mettre la tête en bas ? *(Plouïe)* ; **(A-)benn cheñch tu deus toud ar chouchou-lann ha-toud ha neuhe é red dê chech hañ !** : Pour retourner toutes les souches de lande et tout, il leur fallait alors tirer hein ! *(Plouïe)* ; **Goud(e)-se neu'n vïe daw chañch tu d'ar sac'h ha rak an dra-he toud !** : Alors ensuite il fallait retourner le sac et racler tout ça *(Lokmarïa)* ; **'Zigouev ba'r goloñn ha cheñch tu dèi goud(e)-se ha lakeet an traou klos peu-prè, dê da chom barzh** : Ça arrive dans la ruche, ensuite la retourner et que tout soit à-peu-près clos, afin qu'elles y restent *(Laz)* ; **Setu pé vije poah un tu vije cheñchet tu dèi ur wich pe diw, pudur an dra-he chom ket stag deuh ar billig** : Donc lorsqu'un côté était cuit, on la retournait une fois ou deux, puisque ça ne collait pas à la billig *(Skrigneg)* ; **Ha goude-se pa vise hanter-sec'h vije chañchet tu daoñ gad ar rastell, ar rastell-goat** : Et ensuite lorsqu'il était à moitié sec on lui changeait de sens au râteau, au râteau en bois *(Berrien) ;* **Chañj ront tu hag ar c'hloier houll (a-)ziga'r person :** Ils changent de côté et le bedeau demande au recteur *(Kleden)* ; **Vé ket klevet mann e-bed ba amañ ! Chañjomp tu ha' welot !** : Ici on n'entend rien du tout ! Changeons de côté et vous verrez ! *(Kleden)* ; **An ar jañche ket tu 'nèi ha c'hwi rehe tro ar park ga(t)i, me(d) gouï(ed) reen labourad ga(t)i (aha)non** : L'araire ne changeait pas de sens et vous faisiez le tour du champ avec, mais je savais travailler avec *(Speied)*
- **Chetañ war un tu** : Envoyer dans une direction ; **Pigur jetè war ar memes tu vis(e) daw doc'h mond ba un tu ha dond goullanter dre an tu-ell ha hadpartïal** : Puisque qu'elle envoyait dans la même direction, il vous fallait aller dans un sens et aller à vide dans l'autre sens et repartir *(Kleden)*
- **D'an tu-ell da** : De l'autre côté de ; **Matre'n ma'h efes d'an tu-ell da Gareis ha macheñ neuhe larent ket mem-mod 'vel lar-nimp ba'n tu-mañ...** : Peut-être si tu allais de l'autre côté de Carhaix et autres alors ils ne diraient pas pareil que nous nous disons de ce côté-ci... *(Plourac'h)*
- **Deus an tu-dïou** : De droite / Du côté droit ; **Me(d) me zo bet deus an tu-dïou 'vi(d) ar wech toud, brem(añ) (e)ma ar re zo klei, boñ ! Me(d) an dra-he a jeñch ket !** : Mais j'ai depuis toujours été de droite, maintenant c'est la gauche, bon ! Mais ça ne change rien ! *(Lannedern)*
- **Deus an tu-klei** : De gauche / Du côté gauche
- **Deuh an tu-m(añ) ha deuh an tu-(ho)nt** : D'ici et de là ; **Ha gad an dra-he neuhe memp ket komañset da-neuhe da 'n-om zibrouilhiñ ha da gaoud subvañsionou deuh ar c'hoñseilh jeneral, deuh an tu-m(añ) ha deuh an tu-(ho)nt !** : Et dès-lors avec ça nous avons commencé à nous débrouiller et à obtenir des subventions du conseil général, d'ici et de là ! *(Skrigneg)*
- **Deus tu + *lieu*** : Du côté de + *lieu* ; **Deus tu Lañveog** : Du côté de Lanveoc *(Plouïe)*
- **Deus tu pe du** : D'un côté ou de l'autre ; **'Telc'hen ar reñjennou deuh ar c'heseg da zelc'hen 'nê war-eñwn, sete vijent chechet deus tu pe du** : Tenir les rênes des chevaux pour le garder droit, on les tirait donc d'un côté ou de l'autre *(Skrigneg)*
- **Deus tu *ub.*** : Du côté de *qqn.* ; **Deus tu ma mamm-gozh oagn kalz a vugale ha oa kass(e)t da zivejañ mo(d)-se blam(e)d da veañ un' neubeutoc'h da vagañ ba'h ar yêr** : Du côté de ma grand-mère, ils étaient beaucoup d'enfants et on l'envoyait ainsi travailler à la journée afin d'avoir un de moins à nourrir à la maison *(Skrigneg)*
- **Dre an tu-all (/-ell)** : Dans l'autre sens ; **Pigur jetè war ar memes tu vis(e) daw doc'h mond ba un tu ha dond goullanter dre an tu-ell ha hadpartïal** : Puisque qu'elle envoyait dans la même direction, il vous fallait aller dans un sens et aller à vide dans l'autre sens et repartir *(Kleden)*
- **Ene vé laket amann war an dow du deuh ar bara** : Là y a de l'argent (mot-à-mot : Là on met du beurre sur les deux côtés du pain) *(Plouïe)*
- **En tu-all (/-all) da** : Au-delà de / De l'autre côté de / Indépendamment de ; **War drizeg-kant hanter haller kontañ pevar-c'hant en tu-all da bemp pla ha tr(i)-ugent** : Sur mille trois cents on peut compter quatre cents au-delà de soixante-cinq ans *(Skrigneg)* ; **Lod na goneet un tamm erc'hent, an dra-h(e) oa en tu-ell d'ar saout ha d'ar moc'h** : Certains avaient gagné un peu d'argent, c'était indépendamment des vaches et des cochons *(Kergloff)* ; **En tu-ell domp, an dra-he oa ket Kareis kin !** : De l'autre côté de nous, ce n'était plus Carhaix ! *(Kergloff)* ; **'N tu-all da Blonee war-zu Landelo** : De l'autre côté de Plonévez-du-Faou, direction Landeleau *(Lannedern)*

- **Ga tu *ub.*** : Du côté de *qqn.* ; **Kar ma 'h ees-te ga tu un' fenoñs ha ga tu egile 'n de war-lerc'h, neuhe out ur liboudenn !** : Car si tu es du côté d'un aujourd'hui et du côté de l'autre le lendemain, alors tu es un hypocrite ! *(Skrigneg)*
- **Goûd an tu deus** : Savoir s'y prendre avec ; **Neus mar(e) (e-)bed da gomañs na d'echüiñ ! Ordremmes (e-)bed ! Oar ket tu (e-)bed deus nitra !** : Il n'a aucun temps pour commencer ni pour finir ! Il ne sait pas s'y prendre ! Il ne sait s'y prendre avec rien ! *(Plonee)*
- **Hag a jeñch tu** : Réversible ; **Ha lec'h an ar modern jañchè tu, 'vel heñi an trakteur bremañ 'è** : Alors que la charrue moderne était réversible, comme celle du tracteur également maintenant *(Kleden)*
- **Ka(v)oud an tu da** : Trouver (la manière / le moyen / la possibilité) de / Pouvoir ; **Meus ket ka(v)et an tu d'ober an dra-he** : Je n'ai pas trouvé la possibilité de le faire *(Plouïe)*
- **Kaoud an tu da + *vb.*** : Avoir la combine pour + *vb.* ; **An heñi neus ket an tu d'ober e labour** : Celui qui n'a pas la combine pour faire son travail *(Plouïe)* ; **Na k(et) an tu ! Oa ket kustum d'o(be)r** : Il n'avait pas la combine ! Il n'était pas habitué à faire *(Lokarn)*
- **Kaoud tu** : Avoir l'opportunité ; **(A-)benn-berr momp tu ma peus c'hoant** : On aura l'opportunité ce soir si tu veux *(Landelo)*
- **Kentañ hent war an tu-dïou (/-klei)** : (la) Première à droite (/gauche) ; **Kentañ hent war an tu-dïou, ba'h ar c'hr(o)ashent, tap an hent-pras tu-klei war dri gilometr ken a weli ur pezh krow ru toud ha goude dapi an eil hent tu-dïou** : La première à droite, au carrefour, prendre la grand-route à gauche sur trois kilomètres jusqu'à ce que tu vois un gros bâtiment de ferme tout rouge, après tu prendras la deuxième à droite *(Skrigneg)*
- **Lakad e voutou eneb o zu** : Mettre ses chaussures à l'envers ; **Laket ma ma boutou eneb o zu** : J'avais mis mes chaussures à l'envers *(An Uhelgoat)*
- **Neb tu d'egile** : Sens dessus dessous ; **Ahe oa hent gar Sant-Hern, toud ar machinou delc'het ga'r Boched neb tu d'egile** : Il y avait là la gare de Saint-Hernin, toutes les machines gardées par les Boches sens dessus dessous *(Kleden)*
- **N'eus ket 'n tu-all daoñ** : Il n'y a pas meilleur que lui ; **Ha d'o(be)r pasti-penn oa ket 'n tu-ell daoñ hañ ! Mad vij(e) hardi !** : Et il n'y avait pas meilleur que lui pour faire du pâté de tête hein ! Il était super bon ! *(Kallag)*
- **O(be)r an tu deus *ub.*** : Bien s'y prendre avec *qqn.* ; **O(be)r an tu dionte (iv)è, pêo ur bann'h dê ba'r fin** : Bien s'y prendre avec eux, leur payer un verre à la fin *(Plourac'h)*
- **Ober tu da *ub.*** : Prendre parti pour ; **Ar fliket ree tu daoñ da c'hoa(r)i deusoudon** : Les flics prenaient parti pour lui pour se jouer de moi *(An Uhelgoat)*
- **Taped an tu war-horr(e)** : Reprendre le dessus ; **Abowe pell-zo (e)ma'ñw 'rusou ha pell (e)ma'ñw taped an tu war-horr(e)** : Il traîne la patte depuis longtemps et met du temps à reprendre le dessus *(Plouïe)*
- **Tu-fass (da *ub.*)** : En face (de *qqn.*) ; **Ar mestr deus ar ferm voa tu-fass** : Le maître de la ferme était en face *(Sant-Wazheg)*
- **War an tu-all** : Sur l'autre face ; **N'é ket brawoc'h war an tu-all ?** : Ce n'est pas plus joli sur l'autre face ? *(Plouïe)*
- **War an tu-klei** : Sur la gauche ; **Ha goûd a rit ba p(e)-lec'h (e)ma Point de Vue ? – Ba'n ti-gar du-h(e) war an tu-klei du-he, ene oa-heñ !** : Vous savez où se trouve Point de Vue ? – À la gare là-bas sur la gauche là-bas, c'est là qu'il était ! *(Laz)*
- **War an tu mad** : Dans le bon sens ; **Soueet eint bet ha soueet war an tu mad !** : Ils ont été surpris et surpris dans le bon sens ! *(Poullaouen)*

**TU-HENOU** [ty'he:nu] [ty're:nu] : ad. & n. ; (À l')envers

- **War an tu-henou** : À l'envers ; **Lak an dilhad war an tu-henou** : Mets les vêtements à l'envers *(Plouïe)*

**TUAPL / TUEP** ['ty:ab-p] ['ty:ɛb-p] : [***tuabl*** 1992] ad. ; Adroit (-e)
**Hemañ zo un dèn tuep** : C'est une personne adroite *(Plouïe)*

**TUCHENN** ['tyʃən] : n.f. ; Touche de fouet (cf. **TOUCHENN**)

**TUCHENN** ['tyʃən] : [vx. br. ***tuhen*** ; ***tuchen*** 1716] n.f. (pl. **-ou** [ty'ʃɛnu]) ; Tertre / Colline / Motte
**Ar winojenn oa war-lein an duchenn** : Le chemin était au sommet de la colline *(An Uhelgoat)* ; **Hete an heñi vïe digoueet da ziveo war beg an duchenn, hezh vïe punisset be-vech !** : Donc celui qui arrivait en dernier au sommet de la butte, il était puni chaque fois ! *(An Uhelgoat)* ; **Ha goude-se n'ee ket war beg an duchenn kin ! Komprenet na mad !** : Et ensuite il n'allait plus au sommet de la butte ! Il avait bien compris ! *(An Uhelgoat)*

**TUCHENN-VERIEN** ['tyʃən'vɛ:rjən] : n.f. ; Fourmilière
✗ *syn.* : ***bodenn, kludad-verien, kludennad-merien, neizh-merien*** ; & *cf.* : ***merien***
**Un duchenn-verien pet(r)a !** : Une fourmilière quoi ! *(Laz)*

**TUD** [ty(:)d-t] : [gaul. ***teuta*** ; vx. br. ***tut***] n.m. pl. ; Gens / **An dud** : La population / Les gens / & Parents (famille proche) (**ma zud** *mes parents, etc.*) & pl. **TUDOU** ['ty:du] : Braves gens / Bonnes gens
**Tud fall** : Des gens mauvais ; **Tud vad** : Des gens bons ; **Ene oa ur c'houchad-tud** : Là y avait une foule de monde *(Skrigneg)* ; **Hemañ jom etre treid an dud !** : Il reste entre les pattes ! *(Plouïe)* ; **Ya, tud omp n'é ket moc'h !** : Oui, nous sommes des gens pas des cochons ! *(An Uhelgoat)* ; **Tud disher** : Des gens sans enfant *(Plouïe)* ; **Ar re-se**

**vé tud charret** : Ce sont des gens fermés *(Plouïe)* ; **Med dre amañ oa ket kalz tud penvidig** : Mais par ici il n'y avait pas beaucoup de gens riches *(Plouïe)* ; **Vie daw kaoud tud ha' nije nerzh ha tud kreñw** : Ça nécessitait d'avoir des gens énergiques et forts *(Plouïe)* ; **Be vê tud a vije chech-dreñw dalc'h-mad** : Il y avait des gens qui étaient constamment à la traîne *(Plouïe)* ; **Ahe vije un neubeud kêriou ha' vise tud vise assames 'labourad** : Il y avait là quelques villages et les gens travaillaient ensemble *(Plouïe)* ; **An dra-se zepande deus an dud da-houde** : Ensuite ça dépendait des gens *(Plouïe)* ; **Tud dister** : Des gens modestes *(Plouïe)* ; **Un neubeudig tud** : Un tout petit peu de monde *(Poullaouen)* ; **Ba parres Plouïe zo un neubeud mat tud kozh** : Il y a pas mal de personnes âgées à Plouyé *(Plouïe)* ; **Tud lorc'hus** : Des gens orgueilleux *(Plouie)* ; **Lar traou dreñw an dud** : Parler dans le dos des gens / Dénigrer les gens *(Plouïe)* ; **Lod oa tud nervus un tamm ha vïe gwraet « tud prim » deusoute** : Certaines personnes étaient un peu nerveuses, on disait d'elles qu'elles étaient vives *(Plouïe)* ; **Oa-hi ket kin ba'r reñk vad ba-tou(e)sk an dud ba'r sossiete** : Elle n'avait plus sa (bonne) place parmi la population dans la société *(Plouïe)* ; **Mond a ree da gaoud he zud** : Elle allait rejoindre ses parents *(Plouïe)* ; **Tud deus ar vro, chom a reint ba'r vro** : Des gens du coin, ils restaient dans le coin *(Plouïe)* ; **Me meus kalz tud** : J'ai une grande descendance *(Plouïe)* ; **Pé vije an dud zo (e)n-om bistigañ ar mod-se ha be oa lod ha' vije dalc'h-mad 'pistigañ ar re-all** : Lorsque les gens se taquinent comme ça et certains taquinaient continuellement les autres *(Plouïe)* ; **Bremañ ma'hat a oa un' hag a oa deuh ma zud** : Maintenant il y a avait probablement un qui faisait partie de ma famille *(Berrien)* ; **Ga ma sud assames gate (é) labourad** : En compagnie de mes parents à travailler *(Plonee)* ; **Me ma kalz deuh ma zud oa deus Bolazeg petramed deus Lohueg** : J'avais beaucoup de ma famille proche qui était de Bolazec ou-bien de Lohuec *(Plourac'h)* ; **Setou oa ket bet daw dé mé mamm pêo, mé sud noant ket kalz arc'hant** : Donc il ne fût pas nécessaire pour ma mère de payer, mes parents n'avaient pas beaucoup d'argent *(Sant-Wazheg)* ; **Tud kredus oa d'ar mareou** : Il y avait des gens crédules à des époques *(Poullaouen)* ; **Berniou-tud** : Des tas de gens *(Poullaouen)* ; **Mad tudou ! Me a'h a da lak ur bann'h gwin ba ma hi(n)i !** : Bien braves gens ! Je vais mettre un peu de vin dans le mien ! *(Skrigneg)*

- **Ba tïer an dud-all** : Chez les autres gens ; **Pise ket droed d'ond ba tïer an dud-ell ar mo(d)-se ma viseh ket pet ba'n ilis !** : Vous n'aviez pas le droit d'aller chez les autres gens comme ça si vous n'étiez pas allées dans l'église ! *(Lokarn)*
- **Diskroc'hener-tud** : Mange-merde (m-à-m. Écorcheur de gens) ; **Hezh so un diskroc'hener-tud** : C'est un mange-merde *(Plouïe)*
- **Forz tud** : Plusieurs personnes / Beaucoup de monde ; **Pé vije deg-pemzeg den beñ oa forz tud deja !** : Lorsqu'il y avait dix quinze personnes ben ça faisait beaucoup de monde *(Berrien)* ; **Forz tud blesset** : Beaucoup de blessés *(Poullaouen)*
- **Kresk he zud** : Accoucher ; **Prest é da gresk hi zud** : Elle est prête à accoucher *(Poullaouen)* ; **'Hond da gresk hi zud (e)ma** : Elle va accoucher *(Poullaouen)*
- **Puntañ dre dud** : Pousser à la force des bras ; **Med an taol divé oa bet gwraet 'e, oa bet lak(et) ar railhou barzh, med an dra-he oa bagoniou ha' vise daw poulzañ 'nê ga tud ! Puntañ 'nê dre dud !** : Mais ce fut fait aussi dernièrement, on y mit des rails, mais c'étaient des wagons que des gens devaient pousser ! Les pousser à la force des bras ! *(Brennilis)*
- **Revoltañ war e dud** : Se rebeller contre ses parents ; **Bremañ weles 'nê revoltañ war o zud ha respont, med gwech-all oa ket kont gis-se !** : Maintenant tu les vois se rebeller contre leurs parents et répondre, mais autrefois ça ne se passait pas comme ça ! *(Berrien)*
- **Sant tud** : Braves gens ; **Ah ma sant tud, n'oc'h ket re skuizh ??** : Ah mes braves gens, vous n'êtes pas trop fatigués ?? *(Landelo)*
- **Tud ar vug(w)ale** : Les parents d'élèves ; **Tud ar vugwale deus ka(v)et gwellac'h digass ar c'hlass d'ar bourk** : Les parents d'élèves ont préféré amener la classe au bourg *(Skrigneg)*
- **Ur bob(l)-tud** : Du peuple ; **Amañ zo ur bob(l)-tud 'ha !** : Ici il y a du peuple ma foi ! *(Skrigneg)*
- **Ur mil-bern tud** : Quantité de gens ; **An dra-he zo toud : Un antrepris rà labour d'ur mil-bern tud !** : C'est un tout : Une entreprise donne du travail à quantité de gens ! *(Lannedern)*

**TUD-KÀER** [tyt'kɛ:r] : [***tud caër*** 1732] n.pl. ; Beaux-parents

**Ma zud-kàer, ar re-he na ur feurm vras ba Karnoed, sè ar-he nïe tud dalc'h-mad (e)vid koat, (e)vid toud !** : Mes beaux-parents, ils avaient une grande ferme à Carnoët, ils avaient donc constamment des gens pour le bois, pour tout ! *(Poullaouen)* ; **Med ar bla war-lerc'h, ma dud-kàer oa deut da joñj dê d'o(be)r ur *stabulation libre* 'è** : Mais l'année qui suivie, mes beaux-parents se mirent en tête de faire également une stabulation libre *(Lokarn)* ; **Padet on bet trivec'h mis ti ar vamm-gàer pe ti an dud-kàer ar mod-se 'e 'ha !** : J'ai duré dix-huit mois chez la belle-mère ou chez les beaux-parents comme ça également ma foi ! *(Poullaouen)*

**TUD-KOZH** [tut'ko:z] [tut'kowz-s] : [***tud coz*** 1849] n.pl. ; Grands-parents

**An dra-he é ar gwellañ toud ! An dud-kozh, houzoh walc'h, a blij dê kaoud o bugale vihen 'e hañ ! Ahe vêr bichennet !** : C'est ce qu'il y a de mieux ! Les grands-parents, vous savez bien, aiment avoir leurs petits enfants aussi hein ! Là on est bichonné ! *(Skrigneg)*

**TUED / TUEED** ['ty:ɛd-t] [ty'e.d-t] [ty'e:ɛd-t] : [***tuet*** 1890] ad. ; Doué (-e) / Prédisposé (-e)

**N'é ket gwal dueed hañ !** : Il n'est pas bien doué hein ! *(Skrigneg)* ; **Hezh zo kapob ha tueed** : Il est capable et doué *(Skrigneg)* ; **Ah ! Daon eo ! An hi(ni) oa tueed !** : Ah ! Dam si ! Celui qui était doué ! *(Skrigneg)* ; **Deus un dèn ha' n'é ket tued da labourad vé laret lar é un dèn-klei** : D'une personne qui n'est pas prédisposée au travail on dit qu'il est gauche *(Lokmarïa)* ; **Med 'n hin(i) neus ur gontell lemm so un dèn tueed, metramant ur valz lemm** : Mais celui qui a un couteau aiguisé est une personne douée, ou-bien une faucille aiguisée *(Skrigneg)* ; **Heñ n'é ket mad, heñ n'é ket tueed ! N'é ket mad memes da spah ar melved !** : Il n'est pas bon, il n'est pas doué ! Il

n'est pas même pas bon pour châtrer les limaces ! *(Skrigneg)* ; **Ha gwel(et) vis(e) oa ket tuêt 'vel ur simañtier da bos agloiou na da blafono, na k(et) an tu ! Oa ket kustum d'o(be)r** : Et on voyait qu'il n'était pas doué comme un cimentier pour poser des agglomérés ni pour faire des enduits, il n'avait pas la combine ! Il n'était pas habitué à faire *(Lokarn)* ; **Med ! Me zo sur n'é ket braw spahiñ ar melved, ar c'hontrel 'n-hi(n)i é : Beañ tueed ! Gav ket dit ?** : Mais ! Je suis sûre que ce n'est pas évident de châtrer les limaces, c'est le contraire : Être doué ! Tu ne trouves pas ? *(Skrigneg)* ; **Ha matrehe te oar lemmen 'nê ? Kar beañ zo lod hag a zo tueed da lemmen kontilli, sell ! Eh ! Grê un tamm 'ta da wel** : Et peut-être sais-tu les aiguiser ? Car certains sont doués pour aiguiser des couteaux, regarde ! Eh ! Fais donc un peu pour voir *(Skrigneg)* ; **Me(d) lod deuh ar reñ-he oa tueed, (ne)med-seped komañs(e)t d'o(be)r tro ar vro mo(d)-se hag a dagn bet delc'het...** : Mais certains d'entre eux étaient doués, sauf qu'ils ont commencé à faire le tour du pays comme ça et qu'ils ont continué... *(Skrigneg)*

**TUELLENN / TUHELLENN** [ty'(h)ɛːlən] : n.f. (pl. **-ou** [ty(h)ɛ'lɛnu]) ; Cannelle / Conduit / Robinet

◆ Conduit ; **Ar flist(r)éres oa ur machin *genre* plastik a vije hag a oa 'vel un duellenn e-barzh hag ur machin da heurten ahe hag a flist(r)e mo(d)-se** : La seringue, c'était une machine genre en plastique et il y avait à l'intérieur comme un conduit et un machin pour pousser et ça giclait comme ça *(Skrigneg)*

◆ Robinet ; **Set' vije trô(et) an duellenn ha ga'r vor'nn !** : On tournait donc le robinet, et au bol ! *(Skrigneg)* ; **Gwich-all vije gwraet barrikennadou-jistr hañ ! N'ounn ket pegement hag a vije dalc'h-mad ur pezh bor'nn dindan an duellenn !** : Autrefois on faisait des barriques de cidre hein ! Je ne sais pas combien, on mettait toujours un énorme bol sous le robinet ! *(Skrigneg)*

**TUFADENN** [ty'fɑːdən] : [***tufadenn*** 1927] n.f. (pl. **-ou** [tyfa'dɛnu]) ; Crachat

**TUFAD** ['tyfəd-t] : [***tufa*** 1716] vb. ; Cracher (de la salive)

**Tufet vise war'nê** : On leur crachait dessus *(Plouïe)* ; **Hag pa 'n-om ga(v)e deus taol, ar merc'hed bihen vije debet o hi(ni) 'benn-neuhe hag a teuent da dufad daoñ ba i soubenn blam daoñ pass dibiñ 'naoñ !** : Et lorsqu'il se retrouvait à table, les petites filles avaient mangé le leur pour-lors et venaient lui cracher dans sa soupe afin qu'il ne la mange pas ! *(Skrigneg)*

**TUFEW** [ty'fɛw] : [***tuffao*** 1633] n.m. ; (du) Tuffeau

**Tufew zo ur men ha' les(k) passeal an dour barzh ennoñ, ma vé ket brein 'nèoñ** : Du tuffeau, c'est une pierre qui laisse passer l'eau, si elle n'est pas décomposée *(Speied)*

**TUIL** [tɥil] : n.m. (pl. **-ou** ['tɥiːlu]) ; Tuile

**Un' deus ma ouvrïerien oa koueet 'dreus-kàer deus an dôenn keit-ha lake an tuilou war-lein an dôenn** : Un de mes ouvriers fût tombé complètement en travers du toit alors qu'il mettait les tuiles sur le faîte du toit *(Skrigneg)*

**TÜIO** ['tyjo] : [m. br. ***tuyoz***] n.m. (pl. **-jou** [ty'joːʒu] **-ched** [ty'jɔʃəd-t]) ; Tuyau

**Ga'r jê-dour haller 'h o(be)r 'è, an tüioched ha 'bénn-neuhe gallègn ev !** : On peut faire aussi au jet d'eau, les tuyaux et pour-lors elles (abeilles) peuvent boire ! *(Laz)* ; **Ale ! (E)ma an tüio plastik ahe gis-se, ale dao ! Hag isseet ha reüssisset !** : Allez ! Le tuyau plastique est là comme ça, allez vlan ! Essayé et réussis ! *(Skrigneg)* ; **Ha bremañ n'é ket memes-tra kin, bremañ zo ;pomperien ha be zo kamionou-dour ha tüiojou ha bep seurt traou toud** : Et maintenant ce n'est plus pareil, maintenant il y a les pompiers, et il y a les camions à eau, et des tuyaux, et toutes sortes de choses *(Plouïe)* ; **Un trokar pet(r)amant daoust ma vije, plant(añ) un tüio dê ba o goûg d'ond d'an estomog, da zigass ar c'hwe maes** : Un trocart ou-bien si jamais y en avait, leur foutre un tuyau dans le cou pour aller à l'estomac, pour expulser les flatuosités *(Skrigneg)* ; **Ha ba'r lessiveus oa un tüio ha hezh sa(v)è ar mo(d)-se ha ba'r penn (a)naoñ oa ur penn rond ahe ha deus an traoñ tàè an dour ba hezh ha stlabeè war an dilhad ba'r lessiveus 'ta !** : Il y avait un tuyau dans la lessiveuse et il se dressait comme ça et à son bout, il y avait là un bout rond et l'eau venait d'en bas dedans et se répandait sur le linge dans la lessiveuse tiens ! *(Kareis)*

**TÜISS** ['ty(:)is] : imp. ; À gauche ! (ordre donné à un cheval) (cf. **DIA**)

**Ale tüiss ba'n ant** : Allez à gauche dans le sillon *(Kleden)* ; **Ale Loued, tüiss ba'n tu-klei !** : Allez Loued, à gauche ! *(Plouïe)* ; **Tüiss ! Han-berr !** : À gauche ! À droite ! *(Skrigneg)* ; **Haha ! Ma 'h eet war an tu-dïou da droiñ douar, petra lari d'ah varc'h, d'ah jô ? « Hal ! » Ma (e)ma ba'n tu-klei « Tüiss ! »** : Haha ! Si tu vas sur la droite pour charruer, que diras-tu à ton cheval, à ta monture ? « À droite ! » Si c'est sur la gauche « À gauche ! » *(Kleden)* ; **Tüiss ! Bayard, tüiss ! Doustadig, doustadig** : À gauche ! Bayard, à gauche ! Doucement, doucement *(Kleden)*

**TÜISSAÑ** ['tyisa] : vb. ; Faire tourner (un cheval) à gauche

**TULL** [tyl] : [***tull*** 1910] n.m. ; (du) Tulle (textile)

**Ah, me(d) tull ! Tull brodet ! Me(d) an dra-he n'é ket ar c'hroched heñ ! Ah nondidïe ! Me meus gwraet ur c'holier !** : Ah, mais du tulle ! Du tulle brodé ! Mais ça ce n'est pas le crochet hein ! Ah nom des Dieux ! Moi j'ai fait un col ! *(Plonee)* ; **Me zo bet é teskiñ ar broderezh ga Pascal Jaouen ba Karais ha meus gwraet ur c'holier tull brodet pé oan ba'r skoul gantoñ !** : J'ai été apprendre la broderie de Pascal Jaouen à Carhaix et j'ai fait un col de tulle brodé lorsque j'étais dans son école ! *(Plonee)*

**TUMEUR** [tymœr] : n.m. (pl. **-iou** [ty'mœrju]) ; Tumeur

**Un tumeur na ba e benn ha d'ar mar(e)-se ouïent ket** : Il avait une tumeur à la tête et à cette époque-là ils ne savaient pas *(Lokarn)*

**TUMPENN** ['tympən] : n.f. ; Staphylin *(Lokarn)*

**TUMULUSS** [ty'mylys] : n.m. (pl. **-ou** [tymy'lysu]) ; Tumulus

**Ene oa bet, deus amzer gozh ha n'ounn ket deus pe-geid, a oa tumulussou ene** : Ici il y a eu, depuis des temps immémoriaux, des tumulus *(Plouïe)* ; **Ba'r park oa un tumuluss ha ma zad-kozh neu'n na bet disac'het (a)naoñ, tenn(et) (a)naoñ kuit** : Il y avait un tumulus dans le champ et alors mon grand-père l'avait démoli, il l'avait viré *(Plouïe)*

**TURGNAD** ['tyrɲəd-t] : [***turgnaff*** 1499] vb. ; Remuer (la terre, comme les taupes) / Fouir

✗ *syn.* : ***turiañ*** ; & *cf.* : ***tourc'had, tourc'hellad***

**Ha pa vé ar gôed 'turgnad, ar vou(a)lc'h a oar ! Houzh a vé é yedal da wel hag-eñw n'o ket diskar(e)t buzhig war-gourr(e) an douar chit(et) en(e) hag ar mod-se dé boued** : Et lorsque les taupes remuent la terre, le merle sait ! Il attend pour voir si des vers de terres ne seront pas remontés à la surface, jetés là, il a ainsi de la nourriture *(Skrigneg)*

**TURIAÑ** ['tyrjə] : [***turia*** 1716] vb. ; Fouir

✗ *syn.* : ***turgnad*** ; & *cf.* : ***tourc'had, tourc'hellad***

**Ha vïemp 'taw fourret ba'n toull-te 'taw 'ta krog da duriañ traou, pugur toud ar re-gêr a teue da jet pezh vije torret ba'n toull-te** : Nous étions toujours fourrés dans ce dépotoir, on commençait toujours par fouir des trucs, puisque tous ceux du village venaient jeter ce qui était cassé dans ce dépotoir-là *(Berrien)*

**TURKES / TEURKES / TORKES** ['tyrkəz-s] ['tørkəz-s] ['tɔrkəz-s] : [***turquès*** 1632] n.f. (pl. **-ou** [tør'keːzu]) ; Tenaille

**Un dorkes !** : Un tenaille ! *(Kleden)* ; **Ro an durkes din** : Donne-moi la tenaille *(Lannedern)* ; **Peñsou oagn, ya ha teurkesou vihen a oa !** : C'étaient des pinces, oui et il y avait de petite tenailles *(Skrigneg)* ; **Diw deurkes a na : Un' finnoc'h un tamm hag un' kalz grossoc'h** : Il avait deux tenailles : Une un peu plus fine et une beaucoup plus grosse *(Skrigneg)* ; **Ga un deurkes vihen, hezh na bet ostilhou, oa rôet un toullad-ostilhou daoñ** : Avec une petite tenaille, il avait eu des outils, on lui avait donné pas mal d'outils *(Skrigneg)* ; **Med me lar dit pa nije gallet kaoud krog ga'n deurkes ba'h an dant, kàer nije hemañ lar « ay-ay-ay ! » – « Oh ay-ay pezh-a-gari ! Alesse teuy 'benn (v)o diskroget ma deurkes ! »** : Mais je te dis que lorsqu'il avait pu crocher avec sa tenaille dans la dent, il avait beau dire « aïe-aïe-aïe ! » – « Oh « aïe-aïe » tant que tu voudras ! De là elle viendra avant que je n'ai décroché ma tenaille ! » *(Skrigneg)*

**TURLUTAÑ** [tyr'lytə] : [***turlutat*** 1931] vb. ; S'agiter en tâtonnant

**Turlutet ga'r lete(r)n-tampet deuh an nos da voueta ar loned** : Ils s'agitaient la nuit en tâtonnant munis de la lampe-tempête pour nourrir les bêtes *(Lokmaria)* ; **Lampchou da durlutañ pa vije ket gwel(et) sort e-bed, med het' ga un' ar mod-se, hezh sklêrijenne lem a vije !** : Des lampes pour s'agiter en tâtonnant lorsqu'on ne voyait rien, mais donc avec une comme ça, elle éclairait là où elle était *(Skrigneg)*

**TURLUTER** [tyr'lytər] : [***turluter*** 1925] n.m. (pl. **-ien** [tyrly'tɛrjən]) ; Personne agitée

**Turluterien-nos, tud dilañs** : Des personnes agitées la nuit, des gens en retard *(Poullaouen)*

**TURUBUN** [ty'ryːbyn] : [***turuban*** 1876] n.m. ; Ceinture de flanelle / & (de la) Flanelle

**Bemde lake un turubun** : Il mettait une ceinture de flanelle quotidiennement *(Plouïe)* ; **Un turubun ree diw dro papred en-dro dac'h** : Une ceinture de flanelle faisait toujours deux tours autours de vous *(Kareis)* ; **Un turubun, an dra-s(e) oa gwraet ab(l)am da zerc'h(en) ar bragou ha da zerc'h(en) tomm dac'h** : Une ceinture de flanelle, c'était fait pour tenir le pantalon et vous tenir chaud *(Kareis)*

**U** [yː] : n.m. (pl. **-iou** ['yju]) ; Œuf (cf. **VI**)

**UGENT** ['yːgən-t] : [vx. br. ***ucent*** ; ***uguent*** 1499] nombre ; Vingt

**A-wechou vïe rôet ugent real** : Parfois on donnait vingt réaux (= 5 francs) *(Plouïe)* ; **Ha vïe passeet ar reve war an dud yowank 'tro ugent 'la** : Les jeunes gens passaient le conseil de révision vers vingt ans *(Plouïe)* ; **Seizh la warn-ugent é** : Il a vingt-sept ans *(Plouïe)* ; **Pa oan 'telc'hen-dou(a)r me lake ma re 'tre an ugent ha fin ar mis** : Lorsque je tenais une terre, je mettais les miennes entre le vingt et la fin du mois *(Skrigneg)* ; **Oh (e)tre ugent pe dregont santimetr, meus ket bet musulet heñi e-bed gwech e-bed** : Oh entre vingt et trente centimètres, je n'en ai jamais mesuré aucun *(Plouïe)* ; **Te zo da-hun ene, peus ket gwelet ma mamm ene ? Hag é marw naw ha ugent la so** : Tu es toute seule là, tu n'y as pas vu ma mère ? Alors qu'elle est morte il y a vingt-neuf ans *(Plouïe)* ; **Meus ur pod ar hi-se ato, ugent litr neuhe reemp assames ha ba'n Amerik reen mo(d)-se** : J'ai toujours un pot comme ça, nous faisions alors vingt litres ensemble et en Amérique je faisais comme ça *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ugent (a) dud** : Vingt personnes *(Lokarn)*

**UHEL / UVEL** ['yː(ə)l] ['yːvəl] [hyːl] : [vx. br. ***uchel*** ; ***uhel*** 1086] ad. ; Haut

**Digentañ an tïer ! Uvel kea !** : D'abord les maisons ! Hautes, n'est-ce pas ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **A-wechou, pé vïe kistïon da sevel plous uhel war ar bern** : Parfois, lorsqu'il était question de lever haut la paille sur le tas *(Plouïe)* ; **Hezh zo ur machin hir, uhel kajimant (e)vel ur la-hut** : C'est un grand machin haut quasiment comme un « la-hut » *(Skrigneg)* ; **Ar melchen na vé ket uhelloc'h 'vi(d) an dra-he** : Le trèfle n'était pas plus haut que ça *(Skrigneg)* ; **Sell ! Houmañ oa da houlowenn sè ! Gwel(ed) a res pegen uhel a oa !** : Regarde ! Tiens ! Celui-là c'était ton cierge, tu vois comment il était haut ! *(Berrien)* ; **Barzh un dorn oa ar gras gantoñ uhel ha barzh an dorn-all oa ar pod-dour binniget** : Il portait haut la croix d'une main et de l'autre il tenait la cruche d'eau bénite *(An Uhelgoat)* ; **Amañ oa ket nessesser d'ond ken uhel 'ta da gerc'had dour** : Il n'était pas ici indispensable de venir si haut pour chercher de l'eau *(Poullaouen)* ; **D'o(be)r ur mell-bern koat u(he)l-u(he)l ha-toud !** : Pour faire un énorme tas très-très haut et tout ! *(Kleden)* ; **Beñ nann 'ha pé oa uhel 'e** : Ben non ma foi puisque c'était haut aussi *(Skrigneg)* ; **Ah ya, med despunañ 'nê n'é ket aes 'è, pegur vegn uvel ba'r wênn** : Ah oui, mais ce n'est pas facile non-plus de les ramasser, puisqu'ils sont hauts dans l'arbre *(Plouïe)* ; **An tan vije gwraet dindan hag aessoc'h voa (e)vi(d) ar merc'hed pugur vije gwraet uvelloc'h** : On faisait le feu en dessous, c'était plus facile pour les femmes puisque c'était fait plus haut *(Pleiben)* ; **Go(ude)-se é-heñw aet uvel walc'h, 'benn ar fin oa-ñw aet d'an uhellañ pet(r)a ! Me(d) pell é bet 'benn é aet da-beteg ahe gis-se heñ !** : Ensuite il alla assez haut, il était finalement allé au plus haut quoi ! Mais ça a été long avant qu'il n'aille jusque-là hein ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Toud ba'n hadéres wechou 'e, kar oa'i ket ken uhel ha'n daol, nann 'ha gast ! Mod-se peu-prè, diw rod dèi, gwraet ga'r meler** : Parfois également tout dans le semoir, car il n'était pas plus haut que la table, ah non ma foi ! À-peu-près comme ça, munis de deux roues, fait pas le meunier *(Kolloreg)*

- **Ken uhel ha keid** : Aussi haut que long ; **Deut ur mell-bern plous ken uhel ha keid (u)n dro (a)darre !** : Un énorme tas de paille apparût aussi haut que long une fois encore ! *(Plonee)*
- ***Nombre* + (metr, sañstimetr…) uhelloc'h** : *Nombre* + (mètre, centimètre…) de plus ; **Pour, peus keme(d) hadañ pour wa'r loar ne(ve) ha bousso-hè ur mar(e) bennaket 'è, med benn 'h i dé hadpikañ 'nê goud(e)-se, 'h ee-hè ur metr uhelloc'h ha monto-hè deustu** : Des poireaux, tu n'as qu'à semer des poireaux à la nouvelle lune et ils pousseront un moment donné, mais avant que tu n'ailles les repiquer ensuite, ils faisaient un mètre de plus et montaient de suite *(Kleden)*
- **Sell deus uhel** : fig. Regarder de haut ; **Sell deus ar re-ell deus uhel** : Regarder les autres de haut *(Kergloff)*
- **Un ton uhelloc'h** : fig. Un ton au-dessus ; **Nann, te zo Lanneanou mïoc'h, an dra-he zo grannoc'h (a)darr(e) un tamm ! An dra-he zo un ton uhelloc'h !** : Non, toi tu es plus de Lannéanou, ça c'est encore un peu plus distingué ! C'est un ton au-dessus ! *(Skrigneg)*
- **Uvel mat / Uhel mat** : Très haut ; **Beñ sur a-walc'h oa-hañw uvel mat (a-)benn mond dreist ar gwe kement-se** : Ben il devait sûrement être très haut avant d'aller tant que ça par-dessus les arbres *(Landelo)* ; **Oh gast, ar wentéres oa uvel-mat hañ ! Ha ba kein ar wentéres vise daw pouss an traou barzh** : Oh putain, le tarare était très haut hein ! Et au dos du tarare, il fallait pousser les choses à l'intérieur *(Ponvel)*

**UHEL / UVEL** ['y:(ə)l] ['y:vəl] [hy:l] : [***huel*** 1878] n.m. ; Haut / Partie haute

- **War an uhel** : En hauteur / Sur la partie haute ; **Ha gleeh 'nèoñ 'hopal ba ur gêr war an uvel ahe, hag e-se oa-ñw tost d'ar gêr ha teue ket d'ar gêr ! Me(d) ahe oa ur chopinad hag ur chopinad c'hoazh** : Et vous l'entendiez gueuler dans un village là en hauteur, et donc il était près de la maison et il ne rentrait pas ! Mais il y avait là une chopine et encore une chopine *(Plonee)*
- **War-uhel** : En hauteur ; **Brem(añ) (e)ma-heñw war douarou Gouezeg ah(e) ha zo lakeet un tammig bihen war-uhel 'ha !** : Il est maintenant là sur les terres de Gouezec et il est mis légèrement en hauteur ma foi ! *(Pleiben)*

**UHELDED** [y'ɛldəd-t] : [***uheltet*** XVI^e] n.f. ; Hauteur

**P(a) oan 'tond ah(e), ahe meus gwel(e)t segal ! Sell ! Ar mo(d)-se oa ! Ba'n uhelded sè !** : Lorsque je venais, là j'ai vu du seigle ! Tiens ! Il était comme ça ! De cette hauteur ! *(Skrigneg)* ; **Hag an avalou, tre lem a vijent malet, mé-keres, vije gwraet un dorchenn war ar pressouer, vije laket d'an dan un tamm plous ha laket 'e an avalou malet war an tamm plous-se ha pa nije an avalou a-peu-prè ugent santimetr uhelded vije hadlak(et) un tamm plous 'darre !** : Et les pommes, là où elles étaient broyées, si tu préfères, on faisait un cousin sur le pressoir, on mettait au-dessous un peu de paille ainsi que les pommes broyées sur ce peu de paille et lorsque les pommes faisaient a-peu-près vingt centimètres de hauteur on remettait un peu de paille *(Skrigneg)*

**UHELDER / UVELDER** [y'hɛldɛr] [y'vɛlɛr] : [***uhelder*** 1499] n.m. ; Hauteur

**Ha ni zo war un uhelder, houzoc'h, ba Skrigneg** : Et nous sommes sur une hauteur, vous savez, à Scrignac *(Skrigneg)* ; **Tapet neus 'e deja, neus deja uhelder da hond, dram eint hond da veañ in fleur** : Il a pris aussi déjà, il a de la hauteur pour aller, parce qu'ils vont en fleurs *(Skrigneg)* ; **Ha vise keme(d) un tamm ridenn ar mo(d)-se ba-kreis an hent hag un uvel'er erc'h partoud !** : Et il n'y avait qu'une petite ligne tracée comme ça au milieu de la route et partout une hauteur de neige ! *(Lokarn)*

**UHELES / UVELES** [y'ɛləz-s] [y'vɛləz-s] : [***uhelez*** 1992] n.f. ; Hauteur

**Ahe voa gwraet tregont metr uveles mennaket ha tregont kilometr peb pénn** : Là ça faisait aux alentours de trente mètres de hauteur et trente kilomètres chaque face *(Plonee)*

**UHELLAAD / UVELLAAD** [yɛ'lɑ:d-t] [yvɛ'lɑ:d-t] : [***uhelhat*** XVI^e] vb. ; Hausser

- **Uhellaad da gaosèl da ub** : Hausser la voix pour parler à *qqn.* ; **Ar person oa uhelleet neu'n da gaosèl daoñ pegur glee ket** : Le recteur avait haussé la voix pour lui parler puisqu'il n'entendait pas *(Lokmarïa)*

**UJEN** ['y:ʒən] : n.m. ; Bœuf (cf. **EJEN**)

**UMID** ['y:mid-t] : [***humid*** 1633] ad. ; Humide

✗ *syn.* : ***gwleb***

**Ar prajou, ar reñ-s(e) oa ar re oa ket moien da labour(a)d (a)nê pet(r)a ! Kar re umid oagn pet(r)a !** : Les prés, c'étaient ceux que l'on ne pouvait travailler quoi ! Car ils étaient trop humides quoi ! *(Kareis)*

**UMIDITE** [ymi'dite] : n.f. ; Humidité

✗ *syn.* : ***gwlebor***

**Ar reñ-he 'h ee lem vije umid, an umidite blij dê ha neuhe dindan ar meub, pa vije e(rr)i kozh ar meub, ba'h ar c'hoat kozh vent** : Ils allaient là où c'était humide, ils aiment l'humidité et alors sous les meubles, lorsque les meubles devenaient vieux, ils sont dans le vieux bois *(Skrigneg)*

**UNAN / UN'** [œn] [œ̃n] [ɔ̃n] [ɔ̃'nœn] (**UR** [œr] [ɔr] devant B, C'H, F, G, J, L, M, N, P, R, S, V, W, Y, Z) : [vx. br. ***unan***] n.m. ; Quelqu'un / Un

**Pa nïe emm un' a vïe kasset daoñ ar mod-se** : Quand il en avait besoin d'un on lui envoyait de cette façon-là *(Landelo)* ; **Ha na ka(v)et un'** : Et il en trouva un *(Berrien)* ; **Mond a ran da gontañ istor un' deusoute ba kêr ahe** : Je vais raconter l'histoire d'une d'entre elles ici en ville *(Plouïe)* ; **Un' anê oa o chom ba Gourin** : L'un d'entre eux habitait à Gourin *(Landelo)* ; **Un devezh-dorna ba ti un'** : Une journée de battage chez l'un *(Plouïe)* ; **Vise un' bep tu** : Il y en avait un de chaque côté *(Lokmarïa)* ; **Un' ha' vise ba'r c'houj** : Un qui faisait partie de l'équipe *(Plouïe)* ; **Hag a zo deut un' yowank-all** : Et un autre jeune est venu *(Berrien)* ; **Ah, med un'-all oa c'hoazh !** : Ah, mais il y en avait encore un autre *(Landelo)* ; **Ma'hat vije laket ar re oa dimeet ba'r bla d'ond assames ga un' goshoc'h** : On faisait probablement aller celles qui étaient mariées dans l'année avec une plus âgée *(Plouïe)* ; **Ah oain ket ! Assames ga un yowankoc'h oan !!!** : Ah non ! J'étais avec une plus jeune !!! *(Plouïe)* ; **Un' e-hun ha oa ket aes daoñ chech ar brabañ** : Ce n'était pas facile pour un tout seul de tirer le brabant *(Plouïe)* ; **Un' gozh noa deusket din ba Landelo** : Une vieille m'avait appris à Landeleau *(Sant-Wazheg)* ; **Ha unan din-me, unan dit-te** : Et une à moi, une à toi *(Ar Fouilhez)* ; **Koat ya ha vis(e) laket un' amañ, un' ase, matre'n ba ur rod vis(e) laket deg-dowzeg** : En bois oui et on en mettait un ici (rayon), un là, peut-être qu'on en mettait dix-douze dans une roue *(Kareis)*

- **Un' bennaket a (/ahanomp, ahanoh, anê)** : L'un (-e) d'entre (/nous, vous, eux/elles) ; **Oh ! Ahe zo un essem, n'an ket kin ! Oh ! E(rr)i é an Ankou da gerc'h(ed) un' bennaket (a)ha(no)mp !** : Oh ! Là y a un fantôme, je ne vais plus ! Oh ! L'Ankou est arrivé pour chercher l'un d'entre nous ! *(Skrigneg)*
- **Un' i-hun** : Une personne seule ; **Toud ha ba-dreñw oa daw kaoud deñn e-bed kin ! Eo ! Daw vis(e) kaoud un' 'è, ehe ! Med un' i-hun** [yni'hyn] **ra toud...** : Tout et derrière, il n'était plus nécessaire d'avoir personne ! Si ! Il en fallait un aussi, éhé ! Mais une personne seule fait tout... *(Speied)*

**UNANIÑ** [y'nɑ̃:ni] : [***unani*** 1732] vb. ; Unir

**UNNEG** ['ɔ̃nɛg-k] ['œnɛg-k] : [***unnec*** 1499] nombre ; Onze

**Med 'tro unneg eur bennaket** : Mais vers onze heures et quelques *(Berrien)* ; **Etre unneg eur ha kreis-te** : Entre onze heures et midi *(Plouïe)* ; **Unneg feurm oa ba kêr** : Il y avait onze fermes au village *(Berrien)* ; **C'hwec'h ha pemp, an dra-he ra unneg** : Six et cinq ça fait onze *(Plonee)* ; **Barzh kreis ar harzh so ur pezh neizhad-vïou ! Matresse (v)o unneg vi barzh** : Au centre du talus, il y a une grosse nichée d'œufs ! Il y en aura peut-être onze *(Skrigneg)* ; **Deuh ar c'hentañ, gwraet meus soñj hañ d(a) labourad ga keseg, oan unneg la** : En premier, j'avais dans l'idée de travailler avec des chevaux, j'avais onze ans *(Plouïe)* ; **Gwelet mamp ar menu er-maes, unneg-kant deg ha pevar-ugent** : Nous avons vu le menu dehors, onze cents quatre-vingt-dix *(Skrigneg)* ; **An Alamanted oa 'n-om ga(v)et as(e) ha oagn unneg 'tibiñ o lein amañ, unneg patrïot ha goud(e)-se oagn bet kroug(et)** : Les Allemands s'étaient retrouvés là alors qu'il y en avait onze qui dînaient ici, onze résistants et ensuite ils furent pendus *(Ponvel)*

**URZH / EURZH** ['yrz-s] ['ørz-s] : [vx. br. ***urd*** ; ***eurz*** 1499] n.f. ; Ordre

- **Lakad urzh** : Mettre de l'ordre ; **N'eus trec'h dèi da lakad urzh e-ba'h an ti** : Elle est sans comparaison pour mettre de l'ordre dans la maison *(Ar Fouillez)*
- **N'eus ket eurzh da** : Il n'est pas permis de / Il est défendu de ; **N'eus ket eurzh d'ober an dra-he** : Il n'est pas permis de faire ça *(Skrigneg)* ; **Eh oh ! Eh oh ! N'eus ket eurzh da daped deuh ar veunten !** : Eh oh ! Eh oh ! C'est interdit de prendre de la fontaine ! *(Skrigneg)*

**US** [y:z-s] : [***us*** 1499] ad. ; Usé (-e) / & n.m. ; Usure

**Tamm koshouarn mod-se ba dan he boutou, us eint** : Un peu de ferraille de récupération comme ça sous ses souliers, ils sont usés *(Kolloreg)*

**US-AMZER** [yz'ɑ̃mzər] : [***us-amzer*** 1984] n.m. ; Personne usante

✗ *cf.* : ***amzer***

**Un us-amzer** : Une personne usante *(Poullaouen)*

**USAÑ / HUSAÑ** ['(h)y:zə] : [***usaff*** 1499] vb. ; User

**Un dèn (h)uset** : Une personne usée *(Plouïe)* ; **E(rr)i é dister, uset é** : Il est devenu faible, il est usé *(Skrigneg)* ; **E dok oa kozh ha huset** : Son chapeau était vieux et usé *(An Uhelgoat)* ; **'Zhpenn kant re-uset, matrehe ba ur mis** : Plus de cent usées, peut-être en un mois *(Brennilis)* ; **Houmañ us ar sañwon, houmañ so pad an de 'kannañ** : Elle use le savon, elle est toute la journée à laver (le linge) *(Skrigneg)* ; **Nann, sete nin zo bet chomet da usañ, usañ ! Labourad, labourad, labourad !** : Non, nous somme donc restés à s'user et s'user ! Travailler encore et encore ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ha sell, pé oan e(rr)o oa ket lann ha oa mann e-be(d), an douar oa uset toud** : Et donc, lorsque je suis arrivé il n'y avait pas d'ajonc, il n'y avait rien du tout, la terre était toute usée *(Ponvel)* ; **Ha pass usañ 'nê é** : Et c'est pour ne pas les user *(Skrigneg)* ; **Goud(e)-se renkes usañ 'nèi ga'r lim** : Ensuite tu devais l'user à la lime *(Berrien)* ; **Ar park, an dra-he oa un tamm banal bennaket, un' e(rr)o uset hag e deue banal ha traou barzh...** : Le champ, c'était un peu de genêt, un champ usé d'où ne poussait que du genêt et autres... *(Ponvel)* ; **Ar re-he n'usent ket !** : Ils ne s'usaient pas ! *(Skrigneg)* ; **An dra-s(e) us heñ !** : Ça s'use hein ! *(Ponvel)* ; **Bleud us(e)t, bleud dinerzh** : De la farine usée, de la farine sans force *(Poullaouen)* ; **Med ma vis(e) us(et) ar valc'h un tamm, vis(e) chet(et)-hi dé val(e) !** : Mais si la faux était un peu usée, on la bazardait ! *(Kleden)* ; **Ha vïe ket arc'hant da brenañ boutou-koat ha goud(e)-se vïe uset-toud ar boutou-koat !** : Et il n'y avait pas d'argent pour acheter des sabots de bois et après les sabots étaient tout usés ! *(Plonee)* ; **Hag an eil dilhad vije an eil bugel war-lerc'h egile, pugur vijent ket us(e)t, houzoh walc'h !** : Et les vêtements étaient portés par un enfant après l'autre, puisqu'ils n'étaient pas usés, vous savez bien ! *(Skrigneg)* ; **Pugur vïe gwraet ar bouteier dre ahe his-se, me(d) ar re-he gous(t)eè kér ha gou(de)-se vïe uset male(ü)rus binniget !** : Ou-bien on faisait les sabots par-là, mais ils coûtaient cher et ensuite c'était usé, mon Dieu ! *(Plonee)* ; **Me(d) me lar doc'h oa kal(ed) an douar ha ma kim(ed) un treñch ne(v)e walc'h, pugur (e)mon choñj lar da Chañ klask un' us(e)t din !** : Mais je peux vous dire que la terre était dure et je n'avais qu'une nouvelle houe, puisque je pense dire à Jean de m'en chercher une usée ! *(Plonee)* ; **Ma vije us(e)t dac'h an tu-raog vije tennet-kuit ha laket an tu-dreñw deus un'-all da ramplassañ 'nê, set(e) ar bragou 'h ee keid (a)darre !** : S'il était usé à l'avant on l'enlevait et on mettait l'arrière d'un autre pour les remplacer, le pantalon repartait pour un tour ! *(Ar Fouillez)*

- **Us(añ) ar gordenn ga'n toull** : Faire faillite / Tirer le diable par la queue *(Plouïe)*

**USER** ['y:zər] : n.m. ; Homme qui use ; **USÉRES** [y'ze:rəz-s] : n.f. ; Femme qui use

- **User-brageier** ['y.zərbra'gɛjər] (pl. **userien-bragou** [y'zɛrjən,brɑ:gu]) : Homme qui travaille assis (qui use ses pantalons) ; **Hezh so un user-brageier** : C'est un homme qui travaille assis *(Plouïe)*
- **User-sañwon** : Personne usant le savon ; **Un user-sañwon** : Une personne usant le savon *(Skrigneg)*
- **Useres-brochou** [y'ze.rəz'broʃu] (pl. **userésed-brochou** [yze're.zəd'broʃu]) : Femme qui travaille assise (qui use ses jupes) ; **Houzh so un useres-brochou** : C'est une femme qui travaille assise *(Plouïe)*

**USIN / USUN** ['y:zin] ['y:zyn] : [***uzin*** 1922] n.f. (pl. **-iou** [y'ziɲu] [y'zy.nu]) ; Usine

**Un usin-amann oa ene** : Il y avait là un usine de beurre *(Karnod)* ; **Vïemp ket ba'n usin (aha)namp** : Nous n'étions pas à l'usine *(Speied)* ; **Be oa un' du ha' teue, heñw oa o labourad ba'n usin** : Il y avait un noir, il travaillait à l'usine *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ka(v)oud refeh ba'n usin ar gi(s)-m(añ) hag ar mo(d)-mañ !** : Vous trouverez (du travail) à l'usine comme-ci et comme ça ! *(Ar C'hastell-Ne)* ; **D'an usin ba'n traoñ as(e), da Lamprat, Ponvel ba'r Zone as(e)** : À l'usine là en bas, à Lamprat, Plounévézel, là dans la Zone *(Karnod)* ; **Ar re-he oa tïer ha' oa toud d'an usin-sei** : C'étaient des maisons qui appartenaient toutes à l'usine de soie *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Hag nin oa ba'n tu-mañ hag an usin oa ba'n tu-all** : Et nous nous étions de ce côté et l'usine était de l'autre côté *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Amañ an usinou zo 'hond da jerriñ** : Ici les usines sont en train de fermer *(Poullaouen)* ; **N'ounn ket pe-sort usinou, kar dre-amañ n'eus ket usinou** : Je ne sais pas quelles usines, car par ici il n'y a pas d'usine *(Poullaouen)* ; **Me zo bet 'fisito usinou gis-se** : Je suis allé visiter des usines comme ça *(Poullaouen)* ; **Dizhtu na dihanet da jerriñ laezh ! D'ar mar(e)-te oa ur bern usunou hañ ! Konkurañs !** : Il a tout de suite arrêté de collecter du lait ! À cette époque il y avait un tas d'usines hein ! De la concurrence ! *(Plourac'h)* ; **C'hwi oa da 'n usin oa 'è eletrik, da 'r c'hentañ re oa ba'r vro dre-amañ gi-mañ !** : Vous étiez proche de l'usine électrique, parmi les premiers du coin par ici ! *(Speied)*

- **Usin-poultr** : Poudrerie ; **Ar re oa 'labourad ba'r poultr ha pa oa cherr(et) an usin-poultr, oant digasset d'espropriañ** : Ceux qui travaillaient dans la poudre et lorsque la poudrerie fut fermée, on les envoyait exproprier *(Brennilis)*

**UTIL** ['ytəl] : [***util*** 1992] ad. ; Utile

**Un tamm fissel oa util forz pe-naos hag ur gontell (e)vid liberiñ ar marc'h ha neuhe ar lon-keseg pe da droc'had** : Un bout de ficelle était utile n'importe comment et un couteau pour libérer le cheval étalon et donc l'équidé ou pour couper *(Skrigneg)*

**UTILISIÑ** [yti'li:zi] : vb. ; Utiliser

✗ *syn.* : ***implijañ, ober ga*** ; & *cf.* : ***ambregañ***

**N'oun ket kap da lar e hano doc'h brem(añ) (aha)naon, heñ na un hano brezhoneg, n'é ket bet utilis(e)t kalz 'nèoñ** : Je suis incapable de vous dire son nom maintenant, il avait un nom breton, il n'a pas été beaucoup utilisé *(Speied)* ; **N'utilisè ket-heñw (ne)me(d) an delc'h-derw, tamm koat-gwenn (e-)bed 'h ee d'o(be)r ar vrec'h-karr ha toud ar machinou dé zerc'hen ar c'hoat, toud ga koat mad !** : Il n'utilisait que le cœur de chêne, pas du tout d'aubier pour faire le brancard et tous les machins pour tenir le bois, tout avec du bon bois ! *(Kleden)*

**UWE** ['ywe] : ad. ; Aussi / Également / Non-plus (cf. **IVE)**

**V** : peut souvent provenir d'un **F** en début de mot (**vall < fall** ; **vri < fri**), un **V** peut aussi résulter de la transformation d'un **F** selon ce qui précède le mot (**e vri < fri**). Les **V** finaux peuvent transformer en **F** et inversement (surtout si on ajoute un suffixe) (ex. **kov > kofad** & **kof > kovad** et inversement). **V** peut se transformer en **H** quasi-muet pour le verbe être au futur **vo > ho**, voire muet **ne vo ket > n'(h)o ket**. Sinon le **V** peut provenir d'un **B** ou d'un **M** suivant ce qui précède le mot : **bis > da vis, blew > e vlew** & **mamm > da vamm, mantell > e vantell, etc.** Le **V** peut provenir aussi d'un **P** par l'adoucissement du **F** de la mutation après **ma/mi, he/hi** et **hon/hom** (**hi venn < hi fenn < penn**)

**VAK / VARK** [va.k] [vark] : [***vac*** 1659] ad. ; Vacant (-e) / Libre

**Ha mïoc'h vak** : Et plus libre *(Speied)* ; **Vak a-walc'h on da reiñ un taol-lañs dit** : Je suis bien assez vacant pour te filer un coup de main *(Poullaouen)* ; **Laret meus dit dond amañ venoñs, pegur oan vak** : Je t'ai dit de venir ici aujourd'hui, puisque j'étais libre *(Skrigneg)*

➢ **Beañ ken vak hag ur c'hi mis-eost** : Être libre comme l'air (m-à-m. être aussi libre qu'un chien de mois d'août) ; **Te zo ken vak hag ur c'hi mis-eost !** : Tu es libre comme l'air *(Skrigneg)*

**VAKAÑS** [vakɑ̃s] : [***vacançc*** 1633] n.f. (pl. **-ou** [va'kɑ̃su] **vakañchou** [va'kɑ̃ʃʃu] **vakeñchou** [va'kɛ̃(j)ʃu]) ; Vacances

**Ya, in vakeñchou (e)magn ar su'n-mañ !** : Oui, ils sont en vacances cette semaine ! *(Skrigneg)* ; **Ah(e) vije hom vakañs ! Ba lanneier Botcol** : C'était là notre vacance ! Dans les Landes de Botcol *(Sant-Nigouden)* ; **Kont ar gaos diwar-benn ar vakeñchou** : Taper la discute à propos des vacances *(Plouïe)* ; **Cheñchet é mod an ti, bremañ é un ti (e)vid ar vakeñchou** : Le style de la maison est différent, c'est maintenant une maison de vacances *(Plouïe)* ; **'Benn-neu'n tàemp kime(d) pad ar vakañchou... Oh, med 'n-om abitüiñ res ene** : Pour-lors nous ne venions que pendant les vacances... Oh, mais tu t'y habitues *(Ponvel)* ; **Nessesser kaoud dour (e)vid an douristed teu vakeñchou deuh an hañw** : Indispensable d'avoir de l'eau pour les touristes qui viennent en vacances l'été *(Poullaouen)* ; **Disoc'h é ar vakañsou** : Les vacances sont terminées *(Kergrist)* ; **(A)boe on grefet n'añw ket kin, n'on ket kapat da heulien kin ur sossiete d'ond e vakeñchou** : Je ne vais plus depuis que je suis greffée, je ne suis plus capable de suivre une société pour aller en vacances *(Skrigneg)* ; **Ya ha pad ar vakañchou (iv)è** : Oui et aussi pendant les vacances *(Lokarn)* ; **Ar re zo vakañsou ahe his-se beñ ya** : Ceux qui sont en vacances là-même ben oui *(Skrigneg)* ; **Neuhe oa ar vakañsou !** : C'était alors les vacances ! *(Plonee)* ; **D'ar yow** ['jow]**, pé vise ar yow petram vïe un tamm vakañchou, nem oa red demp labourad heñ !** : Le jeudi, lorsque on était jeudi ou-bien de petites vacances, il nous fallait travailler hein *(Karnod)* ; **Ha ma vàeron, ahe just walc'h, heñ oa barzh Ar Mans, set' oa barzh kêr, oa dimeet da un' deus ene 'è ha oa e(rr)i du-mañ ga e *4CV* in vakañchou !** : Et mon parrain, là justement, était au Mans, il était donc en ville, il était aussi marié à une de là-bas et il arriva chez moi en 4CV en vacances ! *(Skrigneg)* ; **Pugur brem(añ) an ouvrïer gemer pemp si(zhu)n vakeñchou, forz-pet(r)a c'hoarvez gantoñ (e)ma-hañw *couvert* ga'r *Sécurité Sociale* !** : Puisque de nos jours l'ouvrier prend cinq semaines de vacances, peu importe ce qu'il lui arrive, il est couvert par la Sécurité Sociale *(Lannedern)* ; **Pad an hañw vijes 'tiwoull ar saout, pad ar vakañchou, bemde renkes mond da ziwoull ar saout, sete vije disket dit o(be)r stamm** : Pendant l'été tu gardais les vaches, pendant les vacances, chaque jour tu devais aller garder les vaches, on m'apprenait donc à faire du tricot *(Ar Fouillez)* ; **Ba'r vakañchou sekouregn un tamm, med pé vïent ba'r skol oagn ket kap da jikour, pegur ar re-he oa in pañsïoun 'è** : Ils aidaient un peu pendant les vacances, mais lorsqu'ils étaient à l'école, il ne pouvait pas aider, puisqu'ils étaient également en pension *(Lokarn)*

**VAKSINASSÏON** [vaksina'sijən] : v.f. (pl. **vaksinassionou** [vaksina'sjɔ̃:nu]) ; Vaccination

**Se zo ur vaksinassïon naturel** : C'est une vaccination naturelle *(Kallag)*

**VALÏANT** [va'lijən] : [***valigant*** 1716] ad. ; Variable

**An amzer zo valïant 'è hañ !** : Le temps est aussi variable hein ! *(Skrigneg)* ; **Ya, valïant é an amzer hag alïes barzh un devezh vé téñval deuh ar mintin, a-wichou vé mourenn ha goude neuhe sklêrijenn an amzer ha goude vé gwel(et) ar c'houmoul 'tond 'darre hag er memes de vé, n'é ket ingal !** : Oui, le temps est variable, souvent dans une journée le temps est sombre le matin, il y a parfois du brouillard et ensuite le temps s'éclaircit et après on voit les nuages revenir, ce n'est pas égal dans la même journée *(Skrigneg)*

**VALIDAÑ** [va'li:də] : [***valida*** 1925] vb. ; Valider (ticket)

**Ha 'h eent o-zri d'ar restaorant amañ hi-mañ ! Ya hag ene vije validet an tikejou-loto** : Et ils allaient tous les trois au restaurant ici-même ! Oui et on y validait les tickets de loto *(Skrigneg)*

**VÊLÉRES** [vɛ'le:rəz-s] : n.f. (pl. **-ed** [vɛle're:zəd-t]) ; Vêleuse (machine)

**Oa ket rass (e-)bed ha' ràe ur leue doc'h, dé hrev(iñ) ar veuc'h ! Ha ah(e) vis(e) daw kaoud ur vêléres ba-dreñw** : Il n'y avait aucune race et il vous donnait un veau, de quoi crever la vache ! Et là il fallait avoir une vêleuse derrière *(Kleden)*

**VELO / BILO** ['ve.lo] ['bi.lo] : n.m. (pl. **-iou** [ve'loju] [bi'loju]) ; Vélo (cf. **BISSIKLÈT**)

**(A-)raog ar bresel voa ket otoiou dre amañ ha sè an dud yee toud ga veloiou ha neuhe war-droad** : avant la guerre il n'y avait pas d'autos par ici et donc les gens allaient tous à vélo et alors à pied *(Sant-Wazheg)* ; **Beñ ya sur ! Mod-all pegur voa kim(e)d veloiou, n'yeent ket pell da glass ar merc'hed (iv)è** : Ben oui certainement ! Autrement il n'y avait que des vélos, ils n'allaient pas loin pour courir les filles non-plus *(Sant-Wazheg)* ; **Med goud(e)-se voa bet daw din lesk mé velo d'hond gantoñ d'ar gêr** : Mais après ça il fallut que je lui laisse mon vélo pour qu'il rentre à la maison *(Sant-Wazheg)* ; **War ur velo an-hini a oa ! Oa moteur (e-)be(d) !** : C'était sur un vélo qu'il était ! Il n'y avait pas de moteur ! *(Lokmarïa)* ; **O biloiou** : Leurs vélos *(Poullaouen)*

- **Be ga e velo** : Être à vélo ; **Me voa ga ma velo ha sè (e)vid dond d'ar gêr, nin oa deuet hon-dow** : J'étais à vélo et donc pour rentrer à la maison, nous sommes rentrés tous les deux *(Sant-Wazheg)*

**VERB** [vɛrb] : [***verb*** 1632] n.m. (pl. **-ou** ['vɛrbu]) ; Verbe

**Disket mamp grammèr ha toud ar verbou ha katekisou** : Nous avions appris la grammaire et tous les verbes et les catéchismes *(Skrigneg)*

**VERMISSEL** [vɛrmisɛl] : [***vermisel*** 1884] coll. ; Vermicelle(s)

**Daon ! Me(d) te heus ka(ve)t vermissel 'e ?** : Dam ! Mais toi tu n'as pas trouvé non-plus de vermicelles ? *(Skrigneg)*

**VERSION** ['vɛrsjɔ̃n] : n.f. (pl. **-ou** [vɛr'sjɔ̃nu]) ; Version

**Ahe oa kalz versionou da lared sur** : Là il y avait sûrement plein de versions pour dire *(Plouïe)*

**VERSAÑ** ['vɛrs(ə)] : vb. ; Verser

**Skouarniou an ar vers an douar war toud an dra-s(e) ha jom douar ru war o lerc'h, prest da had(añ)** : Les versoirs de la charrue versent la terre sur tout ça et il reste de la terre rouge derrière, prête à être ensemencée *(Kleden)* ; **Kantretiner ? An dra-he é ar pezh arc'hant vé dé versañ d'an noter pé vé marw an dud** : « Kantretiner » ? C'est l'argent qu'il y a à verser au notaire lorsque les gens meurent *(Plonee)* ; **An dra a vé verset, ur somm d'an noter** : Ce qui est versé, une somme d'argent au notaire *(Plonee)*

**VERTU** ['vɛrty] : [***virtuz*** 1499] n.f. ; Vertu / Vigueur / Force

- **Dond dre vertu ar Spered Santel** : Venir (au monde) par la force du Saint Esprit (sans père) ; **Oh ! Ma vaotrig-powr ! Hezh so deut dre vertu ar Spered Santel** : Oh ! Mon pauvre petit ! Il est venu (au monde) par la force du Saint Esprit *(Plouïe)*
- **Hern ba mis-du a golla ar goañ e vertu** : Orages au mois de novembre hiver peu rigoureux *(Rostrenn)*
- **Kaoud vertu deus *udb.*** : Connaître les vertus de *qqchose* ; **Ya, ar re-gozh na vertu deus ar loar heñ ! Hag ar loar, med gwel walc'h ret an dud, ar re-s(e) lar lar ar loar zo, neus vertu, ar loar zo abitet lar-hègn ahe** : Oui, les anciens connaissaient les vertus de la lune hein ! Et la lune, mais tu vois bien les gens, ils disent que la lune est, qu'elle a des qualités, ils disent que la lune est habitée là *(Kareis)*

**VESTENN** ['vɛstən] : [***vestenn*** 1992] n.f. (pl. **-ou** [vɛs'tɛnu]) ; Veste

✗ *cf.* : ***chemisetenn, jiletenn, rokedenn***

**Un tamm vestenn berr ha tew é ar jemejetenn ! Berr-berr ha sterdet amañ hi-mañ ha kroaset ahe his-se ! Ha c'hoazh é ar mañchou deusoute zo leden !** : La « jemejetenn » est une petite veste courte et épaisse ! Très courte, serrée ici et croisée là ! Et encore que ses manches sont larges ! *(Skrigneg)*

**VETERINÈR / VETRINER** [vet(e)ri'nè:r] [ve'trinər] : [***vetriner*** 1992] n.m. (pl. **-ien** [vet(e)ri'nè:rjən]) ; Vétérinaire

**Gelv ar vetrinêr !** : Appeler le vétérinaire ! *(Kareis)* ; **Ar veterinèr ree ga'n trokar** : Le vétérinaire utilisait le trocart *(Skrigneg)* ; **Ar veterinèr oa deut mè(d) na ket soñgnet mad ar gaseg** : Le vétérinaire était venu mais n'avait pas bien soigné la jument *(Kleden)* ; **Boñ an dra-he oa (e)vid kaoud ar veterinèr alïes** : Bon c'était souvent pour avoir le vétérinaire *(Kolloreg)* ; **Oa ket veterinèrien d'ar poent-se hag an dud, (a)n eil ziske d'egile** : À ce moment-là il n'y avait pas de vétérinaires et les gens, ils s'instruisaient l'un l'autre *(Skrigneg)* ; **(A-)raog oa vetrinerien, an traou (a-)wechou 'h ee mad heb be soegnet** : Avant qu'il n'y ait des vétérinaires parfois les choses allaient bien sans être soigné *(Kallag)* ; **Ur mudussin vall, pe ur vetriner vall é 'n-hini soegnet ga pe(va)r kleñved war pemp pugur an natur soegn anê !** : Un mauvais médecin, ou un mauvais vétérinaire est celui qui se fait soigné par quatre maladies sur cinq car c'est la nature qui les soigne *(Kallag)* ; **Beñ ar loned meh-mod, ar loueou a teu enob-garzh ar mo(d)-se ha vije red kaoud ur vetrinêr 'benn al(añ) ar veuc'h neuhen 'è** : Ben pareils pour les bêtes, les veaux viennent ainsi en siège et il fallait alors aussi trouver un vétérinaire pour vêler la vache *(Skrigneg)* ; **Pa vije goret, memes me meus bet gwel(e)t barzh du-mañ a teue ar vetrinèr da doullañ o goûg ahe pé vije re gor hag ablamed daoñ da zond-maes, da ziskargañ !** : Lorsque c'était purulent, j'ai même vu le vétérinaire qui venait chez moi pour leur percer le cou lorsqu'il y avait trop de pus afin qu'il sorte, qu'il se décharge ! *(Skrigneg)*

**VI / U / ÜI** [vi:] [y:] ['y:i] : [***vy*** 1499] n.m. (pl. **vïou** ['viw] **üiou** ['yju] **uiou** ['ɥiju]) ; Œuf

**Be feus vïou ?** : Tu as des œufs ? *(Skrigneg)* ; **Oh amañ zo ur bern vïou !** : Oh il y a ici énormément d'œufs *(Landelo)* ; **Tilojañ 'n uiou d'ond 'ta ba lec'h-all** : Déménager les œufs pour aller ailleurs *(Skrigneg)* ; **Ur goges é hezh ! Hezh a'h a da zestum an uiou !** : C'est un « koges » ! Il va ramasser les œufs ! *(Skrigneg)* ; **Preparet oa un tamm amann, un toullad vïou pezh a oa** : On préparait un peu de beurre, ce qu'il y avait d'œufs *(Skrigneg)* ; **Ur vi bras** : Un gros œuf *(An Uhelgoat)* ; **Un neubeud vïou, neu'n vise ket debet vïou ba'n tïer hañ** : Quelques œufs, alors on ne mangeait pas d'œufs dans les maisons hein *(Ponvel)* ; **Yann vé klask ar vïou ba'r feurm** : Yann cherche les œufs à la ferme *(Landelo)* ; **Ar yar oa o sklokal war ar vïou** : La poule gloussait sur les œufs *(Landelo)* ; **Ar vïou zo goret** : Les œufs sont couvés *(Lannedern)* ; **Hemañ oa vaet da gerc'had ur vi dô(e)t ga'r yar ba tu-ell ar stêr** : Il était allé chercher un œuf pondu par la poule de l'autre côté de la rivière *(Kleden)* ; **Ya, pe ur vi bennañket matrehe ? – Daon ya ! Vije 'è, houzoh walc'h, ya !** : Oui, ou peut-être un œuf ? – Dam oui ! Y avait aussi, vous savez bien, oui ! *(Skrigneg)* ; **Oh ya ! Ya-ya, 'vel 'bénn vïe gwraet krampouzh vïe laket vïou ba enne 'è** : Oh oui ! Oui-oui, comme quand on faisait des crêpes, on y incorporait aussi des œufs *(Sant-Wazheg)* ; **(A-)benn be (é) horiñ**

**rankent be é c'hlochad-se, joment ket war ar vïou ma vênt ket é c'hlochad kén** : Pour couver elles doivent glousser quoi, elles ne restent pas sur les œufs si elles ne gloussent plus *(Lannedern)* ; **Bremañ é daw dit mond da ho(r)iñ ar vïou neuhe** : Maintenant il faut alors que tu ailles couver les œufs *(Landelo)* ; **Vïou, ar re-se zo re dorret** : Des œufs, ce sont des cassés *(Lannedern)* ; **Dôet é ar vi, koueet ba'n neizh** : L'œuf est pondu, tombé dans le nid *(Lannedern)* ; **Hag un' anê a oa deut ba'h an ti da houll vïou** : Et l'un d'eux était venu dans la maison pour demander des œufs *(Skrigneg)* ; **Be oa forz ha gloukent ar vïou** : Il y en a pas mal qui avalent les œufs sans les mâcher *(Poullaouen)* ; **Fars vije gwraet d'ar sul ! Med pass bemde ! Ar vïou oa emm deusoute da werzhañ !** : On faisait du far le dimanche ! Mais pas quotidiennement ! On avait besoin des œufs pour vendre ! *(Skrigneg)* ; **Sell a'h añw da reiñ c'hwec'h vi dit, pegement zo vïou vresk amañ !** : Tiens je vais de donner six œufs, tellement il y a d'œufs frais ici ! *(Skrigneg)* ; **Kar vich(e) keme(d) vïou brein ! Oh ! Be oa tud d'o(be)r trukou mo(d)-se !** : Car il n'y avait que des œufs pourris ! Oh ! Il y a des gens pour faire des arnaques comme ça ! *(Skrigneg)* ; **An uiou vije debet toud, (ne)med-seped ar vamm neuhe selle pete-goûd vije lapoussed barzh enne, houzoh walc'h, ni dape toud !** : On mangeait tous les œufs, si ce n'est alors que maman regardait au cas où il y aurait des oisillons à l'intérieur, vous savez bien, nous prenions tout ! *(Skrigneg)*

- **Fritadenn-vïou** : Œufs au plat ; **Ale ! Gwraet so ur fritadenn-vïou dec'h !** : Allez ! On vous a fait des œufs au plat ! *(Skrigneg)* ; **Me lar dit an hi(ni) 'h eche d'o(be)r i fritadenn-vïou kara, ma'hat teuche an doñjer deuh i hinou !** : Je peux te dire que celui qui irait faire une omelette n'est-ce pas, il aurait probablement la nausée ! *(Skrigneg)*
- **Gwenn-vi** : Blanc d'œuf ; **Ar gwenn-vi vé sa(ve)t !** : On bat les blancs en neige ! *(Skrigneg)*
- **Ma vije chetet ur vi dreist an ti, ba'n tu-all, sur vefe ka(v)et tri : plusk, gwenn, melen** : Ça parait pourtant évident (mot-à-mot : Si on jetait un œuf par-dessus la maison, de l'autre côté, on en trouverait sûrement trois : coquille, blanc et jaune) *(Plouïe)*
- **Vïou fritet** : Omelette ; **Ale ! Vïou frit(et) hag oa vounnus d'o(be)r ha mad !** : Allez ! Une omelette, c'était rapide à faire et bon ! *(Landelo)* ; **Ah ya da Bask ya, med ar mod-ell... Eo, pé tàe un' m(e)nneket vïe fritet vïou** : Ah oui, à Pâquess oui, mais autrement... Si, lorsque quelqu'un venait on lui faisait une omelette *(Ponvel)* ; **Ha nonn ! Pé mijemp c'hoant da zib(r)iñ vije vïou fritet** : Ah non ! Lorsque nous avions faim il y avait une omelette *(Berrien)* ; **Ha vïe fritet vïou neuhe, mer(e)nn vihen, un doussen vïou (a)ssames ! An dra-he vise tew ar mod-se paotr-powr !** : Et on faisait alors une omelette, un petit en-cas, une douzaine d'œufs ! C'était épais comme ça mon pauvre ! *(Kolloreg)* ; **Ha vïou fritet vïe gwraet neuhe pé vis(e) hadet ar park petrabes** : Et on faisait alors une omelette lorsqu'on semait le champ de betteraves *(Kolloreg)* ; **Vïou-fritet vije gwraet d'an dud teue da bidiñ tud !** : On faisait une omelette aux gens qui venaient inviter du monde ! *(Skrigneg)* ; **Ha me oa digor ma ginou ganiñ ene, med ma ginou oa 'tizourenniñ 'sell(ed) deusoute 'tibiñ ar vïou-fritet** : Et j'avais là la bouche ouverte, mais je salivais en les regardant mangers l'omelette *(Skrigneg)* ; **Me daoust ha-hañw a zebont toud o vïou-fritet 'è ?** : Mais mangeront-ils aussi toute leur omelette ? *(Skrigneg)*
- **Vi-Pask** : Œuf de Pâquess ; **Ah ! Ba ar harzh ! Ar re-he n'eint ket vïou-Pask eint !** : Ah ! Dans le talus ! Ce ne sont pas des œufs de Pâquess ! *(Skrigneg)*

**VIBROKULTEUR** [vibrokyltœr] : n.m. (pl. **-iou** [vibrokyl'tœrju]) ; Vibroculteur

✗ *cf.* : ***fres, grifon, oged***

**N'ounn ket pe-geid so oa, med torr(e)t é brem(añ), ar vibrokulteur ramp da hezh** : C'était il y a que je ne sais combien de temps, mais il est cassé maintenant, nous appelions ça le vibroculteur *(Speied)*

**VIJIL** ['viːʒəl] : [***vigil*** XVI[e]] n. ; Abstinence

✗ *cf.* : ***yun***

**Me(d) kig vïe ket debet d'ar gwener ! Vijil vise gwraet** : Mais on ne mangeait pas de viande le vendredi ! On faisait abstinence *(Sant-Wazheg)* ; **Pad ar c'hoareis, d'ar merc'her vis(e) daw o(be)r vijil 'e hag a vis(e) gwraet youd 'e** : Pendant le carême, le vendredi on faisait aussi abstinence, on faisait également de la bouillie *(Kergloff)* ; **Yè, vijil vise gwraet, me(d) pass yuniñ ! Yuniñ vis(e) ket gwraet (ne)me(d) 'benn vise *le carême*, neu'n vis(e) daw 'h o(be)r yun, me(d) mod-all vïe ket gwraet** : Oui, on faisait abstinence, mais pas jeûner ! On ne jeûnait que quand c'était le carême, il fallait alors faire le jeûne, mais sinon on ne faisait pas *(Sant-Wazheg)*

**VILLAJENN** [vi'lɑːʒən] : [***villagen*** 1659] n.f. (pl. **-ou** [vila'ʒɛnu]) ; Village (cf. **KÊR**)

**Ha me oa e(rr)o ba ur villajenn barzh Kerlèron in Plourac'h** : Et j'étais arrivé dans un village à Kerlaeron en Plourac'h *(Plourac'h)* ; **Ur villajenn vras ha oa kalz re-yowank en-dro demp** : Un grand village et nous étions entourés de pleins de jeunes *(Plourac'h)* ; **Rest Quelen é ar villajenn ar muañ a dud zo chom barzh ba Lokarn** : Rest Quelen est le village possédant le plus d'habitants à Locarn *(Lokarn)* ; **Mond da gomañs deus an hent d'ond amañ, mond-maes 'r villajenn da gentañ, ba'n amzer gentañ oa ket moien, kasi-walc'h, d'ond !** : Mais en commençant de la route pour aller ici, sortir du village pour commencer, dans un premier temps on ne pouvait pratiquement pas aller ! *(Sant-Nigouden)*

**VINERÊR** [vine'rɛːr] : [***venerel*** 1906] ad. ; Vulnéraire

- **Dour-vinerêr** : Eau vulnéraire ; **Evañ ree un bann'h mat a zour vinerêr raog mond** : Elle buvait un bon coup d'eau vulnéraire avant d'aller *(An Uhelgoat)* ; **Deus an abard'hê vise gwraet un dro ga dour-vinerer** : En fin d'après-midi on faisait une tournée d'eau vulnéraire *(Ponvel)* ; **Dour-vinerer, oh heñzh oa un alkol gwenn ahe, oa 'vel an dour oa ha heñw oa mad ! Heñw oa *anisé*** : De l'eau vulnéraire, oh c'était un alcool blanc là, c'était comme l'eau et c'était bon ! Elle était anisée *(Ponvel)*

**VIOLET / VÏOLET** [vj'o.ləd-t] [vi'o.ləd-t] : [***violet*** 1633] ad. ; Violet (-te)

**Ha vijent mouchet ga'r liw vije chasubell ar person ! Violet ! Téñval** : On les voilait de la même couleur que la chasuble du recteur ! Violet ! Sombre *(Skrigneg)* ; **'H eemp dé gomañs troc'hañ yeot ha wechou vis(e) glas heñ ! Vïolet** : Nous partions commencer à couper l'herbe et parfois elle était bleue hein ! Violette *(Kergloff)*

**VISAJ** ['vizəʒ-ʃ] : [***visaig*** 1464 ; ***bisag*** XVI^e] n.m. (pl. **-ou** [vi'zɑ:ʒu] **bisachou** [bi'zaʃu]) ; Visage

**Ur plac'h koant gad ur visaj braw** : Une belle femme dotée d'un beau visage *(Plouïe)* ; **Bisachou gwenn** : Des mines livides *(Poullaouen)*

**VISAÑ** ['vi:z(ə)] : [***visaff*** 1499] vb. ; Viser

**Oh yè, ba-lec'h oa tammou chatoiou mo(d)-s(e), ar re-h(e) oa 'vis' (a)tô !** : Oh oui, là où il y avait quelques châteaux comme ça, ceux-là visaient toujours ! *(Laz)*

**VISITIÑ** [vi'ziti] : vb. ; Visiter / Rendre visite (cf. **BISITAÑ**)

**VISS** ['viz-s] : [***vicc*** 1499] n.m. ; Vice

**Ah ! Viss-fall, ya** : Ah ! Du vice, oui *(Skrigneg)* ; **Un' yowank, d'an oad-se, a neus kement viss so toud ha kement rus surtoud !** : Un jeune, à cet âge-là, a tous les vices et surtout toute la ruse ! *(Skrigneg)*

- **Be viss (ba / war) *ub.*** : Avoir du vice ; **Viss oa war'nèoñ, viss toud !** : Il avait du vice, que du vice ! *(Kolloreg)* ; **Hag ar re-mañ oa viss ba-enne, lec'h oagn bet 'taped ur chopinad, nagn endiket un hent fall dê d'ond d'ar gêr ! Un hent lous !!!** : Et ceux-ci avaient du vice, là où ils allèrent prendre une chopine, ils leur avaient indiqué un mauvais chemin pour venir à la maison ! Un chemin sale !!! *(Plonee)*
- **Ober viss deus an eil d'egile** : Se jouer des (mauvais) tours ; **Ha neuhe trôet oa an dud 'e d'o(be)r viss deu(h) 'n eil d'egile** : Et alors les gens étaient également enclins à se jouer des tours *(Brennilis)*
- **Ober viss-fall da** : Jouer (des /un) mauvais tour(s) à ; **Ya, 'h o(be)r viss-fall** : Oui, jouer des mauvais tours *(Brennilis)* ; **Ma tàemp re-founnus en-dro, ar re oa ba'r gêr ouïe 'h o(be)r viss-fall domp** : Si nous revenions trop vite ceux qui étaient à la maison avaient pour habitude de nous jouer des mauvais tours *(Speied)*

**VLAW** ['vlaw] : onom. ; Paf (cf. **VLIW**)

**Vlaw-vlaw !** : Paf paf ! *(Plonee)*

**VLIW** ['vliw] : onom. ; Vlan (cf. **VLAW**)

**Ale vliw ! Hezh skôe ket war ar youd, oa 'biou-'biou beb taol** : Allez vlan ! Il ne frappait pas sur la bouillie, c'était à côté à chaque coup *(Plonee)* ; **Krog un' ba bep pénn d'ar sac'h : Vliw !! Chet (a)nèoñ dreist d'ar pont** : Un crochant dans chaque bout du sac : Vlan !! Jeté par-dessus le pont *(Plonee)*

**VOAIAJIÑ** [vwa'jɑ:ʒi] : [***veagi*** 1659] vb. ; Voyager

**Me zo bet voaiajiñ (a)boe ba an deseriou ba'r broiou-all, lem n'eus mann e-be(d)** : Je suis allée voyager depuis dans les déserts à l'étranger, où il n'y a rien du tout *(Skrigneg)* ; **Setu a'h ee ga i gleub, 'h ee-heñw dé voaiajiñ kost(e) Dinard** : Il allait donc avec son club, il alla voyager du côté de Dinard *(Kleden)*

**VOETUR** ['vwetyr] : Voiture (cf. **GOETUR**)

**VOT** [vo:d-t] : n.m. (pl. **-ou** ['votu]) ; Vote

**Pep hini rey e vot** [vo:d-t] **goude barzh an isoloar heñ !** : Chacun fera son vote après dans l'isoloir hein *(Kalaner)*

**VOULOUS** ['vu(:)luz-s] : [***voulouz*** 1632] n.m. ; (du) Velours

**Vije laket un dantelezhenn-voulous** : On mettait une pièce de dentelle de velours *(Skrigneg)* ; **Ar voulous oa kér ha vij(e) ket gwraet en voulous toud (e)vel vije gwraet da ziveo ahe gis-se** : Le velours était cher et on ne faisait pas tout en velours comme on faisait pour finir là-même *(Skrigneg)*

- **(Bragou / Chupenn / Jiletenn) pann-voulous** [pɑ̃n'vu:luz-s] : (Pantalon / Veste / Gilet) de velours ; **Ma bragou pann-voulous** : Mon pantalon de velours *(Plouïe)* ; **Ur chupenn pann-voulous nevez-flamm** : Une veste de velours flambant neuve *(An Uhelgoat)* ; **Oh, med dre-amañ oa chiletennou pann-voulous 'e 'ha ! Med an dra-he oa *tenue de sortie* un tamm !** : Oh ! Mais par ici il y avait aussi des vestes de velours ma foi ! Mais c'était un peu la tenue de sortie ! *(Plouïe)*

**VOULOUSENN / BOULOUSENN** [(v/b)u'lu:zən] : [***boulouzenn*** 1890] n.f. (pl. **-ou** [(v/b)ulu'zɛnu]) ; Ganse de velours / Pièce de velours

**Memes ouïer war re an demeselled hag an intronésed, pe oa un tamm penvidig pe oa ket, pugur vije laket boulousennou** : On savait même sur ceux des demoiselles et des dames, quand elles étaient riches ou non, puisque on mettait des pièces de velours *(Skrigneg)* ; **Ma oa ket un neubeud parkeier ha ket droed voulousenn (e-)bed** : S'il n'y avait pas quelques champs tu n'avais le droit à aucune pièce de velours *(Skrigneg)* ; **Ha ma oas ur bennheres ha diw pe deir voulousenn** : Et si tu étais une héritière tu avais deux ou trois pièces de velours *(Skrigneg)*

- **Tok-boulousenn** : Chapeau bordé d'une ganse de velours (trad.) ; **Med gwech-all oa tokeier-boulousenn ga'r baotred n'eus ket pell-zo c'hoazh ! Ganin-me zo bet p(a) oan yowank** : Mais les gars portaient autrefois des

chapeaux bordés d'une ganse de velours, il n'y a pas si longtemps encore ! J'en ai portés quand j'étais jeune *(Kolloreg)*

**WAR** [var] (& [war]) : [vx. br. ***guar*** ; ***ouar*** 1385] conj. ; Sur

- **War'ha(n)on / Warnon / War'ha(no)n-me** [var'hɑ̃:w] ['varnɔn] [var'hɑ̃mə] : Sur moi
- **War'han(ou)t / Warnout / War'han(ou)t-te** [var'hɑ̃:t] [var'hɑ̃nt] ['varnut] [var'hɑ̃ntə] : Sur toi
- **War'nèoñ / War'naoñ / Warnoñ** [var'nɛ̃:w] [var'nɑ̃:w] ['varnɔ] : Sur lui
- **War'nèi / Warni** [var'nɛj] ['varni] : Sur elle
- **War'ha(no)mp / Warnemp** [var'hɑ̃mp] ['varnəmp] : Sur nous
- **War'han(o)h / Warnoc'h** [var'hɑ̃:h] ['varnɔh] : Sur vous / & dans les zones de vouvoiement exclusif : Sur vous / Sur toi
- **War'nê / Warne / War'nê-gn** [var'nɛ] ['varnɛ] [var'nɛɲ] : Sur eux, elles ; **Pet(r)a oa lar(e)t dec'h ba Kleden war'nê-gn ?** : Qu'est-ce qu'on vous a dit à Cléden sur eux ? *(Kareis)*

**War hent an ostaliri** : Sur la route du bar *(Plouïe)* ; **Ha na ket gwel(et) den e-be(d) war i hent** : Et il n'avait vu personne sur son chemin *(Berrien)* ; **Ha na gwraet an alc'ho da zigor an nor war ar gwin** : Et il avait confectionné une clef pour ouvrir la porte qui mène au vin *(Lokmarïa)* ; **War an dra-he n'eus ket kalz a bréss** : Pour ça il n'y a pas d'urgence *(An Uhelgoat)* ; **War drizeg-kant hanter haller kontañ pevar-c'hant en tu-all da bemp pla ha tr(i)-ugent** : Sur mille trois cents on peut compter quatre cents au-delà de soixante-cinq ans *(Skrigneg)* ; **Be oa pedalo (e)vid mond war ar raog kar, ni oa bet warnoñ Suzanne ha me goud(e) lein** : Il y avait des pédalos pour avancer car, nous étions allées dessus avec Suzanne après dîner *(Skrigneg)* ; **Kentañ hent war an tu-dïou, ba'h ar c'hr(o)ashent, tap an hent-pras tu-klei war dri gilometr** : La première à droite, au carrefour, prendre la grand-route à gauche sur trois kilomètres *(Skrigneg)*

- **An de war-lerc'h vintin** : Le lendemain matin ; **An de war-lerc'h vintin p'oa divunet** : Le lendemain matin lorsqu'il se réveilla *(Berrien)* ; **(A-)benn vïe digoueet en-dro an de war-lerc'h vintin vïe deut an de** : Pour son retour le lendemain matin le jour était revenu *(An Uhelgoat)* ; **Hag an de war-lerc'h vintin, pé vije tennet mae(s) ar puñs neuhe, vije malakset neuhe da denn an dour maessoñ ha goude vije mad an amann neuhe !** : Et le lendemain matin, lorsqu'on le sortait alors du puits, il était malaxé pour extraire l'eau et après alors le beurre était bon ! *(Skrigneg)*
- **An tu war-horre (da / deus)** : Le dessus (de) ; **Ha setou vis(e) ur boutou-koat ganin ha vis(e) grilhet an tu war-horr(e) da mé sroad, skar(e)t !** : Et nous étions donc chaussés de sabots de bois et le dessus de mon pied était bousillé, crevassé ! *(Sant-Wazheg)*
- **Be erro war e hourdeiou** : Être à l'article de la mort ; **E'o é war he gourdeiow** : Elle est à l'article de la mort *(Kergrist)*
- **Be mil-bréss** [mi'lbre:z-s] **war *ub.*** : Être plus qu'impatient ; **Mil-bréss war'naoñ tenn e zilhad** : Plus qu'impatient de retirer ses vêtements *(Landelo)*
- **Be préss war *ub.*** : Être pressé ; **Te zo préss war'han't** : Tu es pressé *(Berrien)*
- **Be sterd war *ub.*** : Être oppressé (-e) ; **War piw vo sterd (ne)med war ar re zo 'labour(a)d !** : Qui sera oppressé, si ce n'est ceux qui travaillent ! *(Lannedern)*
- **Be ur chupennad war'naoñ** : Avoir de l'embonpoint ; **Hezh zo ur chupennad war'naoñ, an dra-he vise laret fassil dram é tew-toud** : Il a de l'embonpoint, on disait ça probablement du fait qu'il est bien gros *(Skrigneg)*
- **Be viss war *ub.*** : Être vicié (-e) / Avoir du vice ; **Viss oa war'nèoñ, viss toud !** : Il avait du vice, que du vice ! *(Kolloreg)*
- **Be war *ub.*** : Appartenir à *qqn. ;* **An heñi peus làeret (a)nèi zo warnehoñ !** : Elle appartient à celui à qui tu l'as volée ! *(Sant-Wazheg)*
- **Be war *udb.*** : Recouvrir *qqchose* ; **Daoust ha m(a) oa an erc'h war an dou(a)r** : Malgré la neige qui recouvrait le sol *(Skrigneg)*
- **(Cherr / Sarr) an nor war *ub.*** : Fermer la porte derrière *qqn.* ; **Sarr an nor war'naoñ ha dao ! Echu an traou** : Fermer la porte derrière lui et pan ! C'est fini *(Landelo)*
- **(Dond / Mond / Partïal) war e gont e-hun** : Se mettre à son propre compte ; **Med pé oan deut goude-se war ma gont ma-hun** : Mais lorsque ensuite je me suis mis à mon propre compte *(Plouïe)*
- **Dond war-horr(e) e véc'h / Sevel e benn war-horr(e)** : Sortir des dettes / Sortir la tête de l'eau ; **Hezh é rus-rer, dond a ra (a-)benn da jom med hall ket dond mad war-horr(e) e véc'h** : Il végète, il réussit à rester mais il n'arrive pas à sortir la tête de l'eau *(Plouïe)*
- **Dond war *ub.*** ; Rattraper *qqn.* / Tomber sur *qqn.* (fig.) ; **(E)maint (o) tond, (e)maint (o) tond war'namp !** : Ils arrivent, ils nous rattrapent *(Plonee)* ; **Med war'han(o)n-me teuefeh ket, me meus mignoc'h puissañs (e)vid peus-te** : Mais moi vous ne m'aurez pas, j'ai plus de puissance que vous n'en avez *(Plonee)* ; **Hag un devezh, deut war'nèoñ en-dro, komañs chetañ mein war'nèoñ hardi ha fachet ar sant !** : Et un jour, elles lui retombèrent dessus et commencèrent à lui jeter activement des pierres, le saint se fâcha ! *(Landelo)*
- **Dre war-horre** : Par le dessus ; **Ur skeul ba bep tu d'ar bern evid chet an dour dre war-horr(e)** : Une échelle de chaque côté du tas pour jeter l'eau par le dessus *(Plouïe)*
- **Krigiñ war ar vicher** : Commencer à apprendre le métier ; **Red dit krigiñ war ar vicher** : Il faut que tu commences à apprendre le métier *(Kalaner)*
- **Mond war-dreñw** : Reculer ; **Ha (a-)benn oa deut d(a) sikour oa laket ar marc'h d'ond war-dreñw** : Et quand il vint secourir, on fit reculer le cheval *(Kleden)*
- **Mond war e boues** : Avancer lentement ; **Hezh 'h a war e boues** : Il avance lentement *(Plouïe)*
- **Mond war-eñwn ga *udb.*** : Faire *qqchose* droit ; **Kês war-eñwn ga'r rijenn !** : Fais la rangée droite ! *(Plouïe)*

- **Mond war-raog** : Avancer / Aller de l'avant ; **N'ey ket-hè war-raog !** : Ils n'avanceront pas ! *(Kleden)* ; **Botes-ha-botes 'h ant war-raog** : Ils avancent d'un même pied *(Poullaouen)* ; **Sete oa laret demp neuhe mond war-raog** : On nous disait donc d'avancer *(Plouïe)* ; **Mod-ell n'efent ket war-raog !** : Sinon ils n'avanceraient pas ! *(Plourac'h)* ; **Naw, dowzeg botesad gante 'hond war-raog** : Avançant à la fois la longueur de neuf ou douze pieds *(Poullaouen)* ; **Du-m(añ) oa ur fouet hag a vije rôet un tamm taol dê ha neuhe 'h eent war-raog** : Chez moi il y avait un fouet, on leur donnait un petit coup et alors ils avançaient *(Skrigneg)* ; **Pep heñi lare pezh na c'hoant da wel pe-naos oa moien demp d'ond war-raog (a)ssames** : Chacun disait ce qu'il voulait pour voir comment on pouvait aller de l'avant ensemble *(Kallag)* ; **Hag ar marc'h, heñw zerc'h d'ond war-raog ha ma 'h a donnoc'h barzh, eh beñ jomo ahe gis-se...** : Alors que le cheval, il continue d'avancer et s'il va plus profondément, eh ben il y restera... *(Kleden)*
- **Mond war *udb.*** : Aller sur quelque chose (manger) ; **Hañ wei ! Oa ket moien mond war 'n amann 'ta** : On ne pouvait pas manger le beurre ma foi *(Plouïe)*
- **Mond war-wel** : Apparaître ; **Ha me yey d'o(be)r un atak (e)vi(d)oc'h, n'o ket doc'h d'hond war-wel ha me vrevo toud ar re-he-all** : Et j'irai faire une attaque pour vous, vous n'aurez pas à apparaître et je briserai tous ces autres-là *(Plonee)*
- **Mond war-well** : S'améliorer ; **War-well a'h ee be-vech !** : Il s'améliorait chaque fois ! *(Landelo)*
- ***nombre* + war-c'hant deus** : *nombre* pour-cent de ; **Houzh na rekuperet a-peu-prè pe(va)r-u(ge)nt war-c'hant deus hi yec'hed ha deus hi kapassite** : Elle avait récupéré à-peu-près quatre-vingts pour-cent de sa santé et de sa force physique *(Kleden)*
- **O(be)r un dispak war *ub.*** : Foutre une branlée à *qqn.* ; **Me zo 'hond d'o(be)r un dispak war hemañ** : Je vais lui foutre une branlée *(Pleiben)*
- **Ober war-dro *ub.*** : S'occuper de *qqn.* ; **Pêet é (e)vid ober war-dro ur bugel** : Il est payé pour s'occuper d'un enfant *(Plouïe)*
- **Penn-(w)ar-benn** : Bout sur bout ; **Vise laket persou ha vïe lak(e)t un tamm plous ba beb penn ha neu'n penn-ar-benn ba-dreñw ahe gis-se, ur forc'h(a)d-plous, pugur vïe ket lasset 'nèoñ** : On mettait des poteaux et un peu de paille dans chaque bout et bout sur bout derrière comme ça, une fourchée de paille, puisqu'on ne la lassait pas *(Speied)*
- **Taped an tu war-horr(e)** : Reprendre le dessus ; **Abowe pell-zo (e)ma'ñw 'rusou ha pell (e)ma'ñw taped an tu war-horr(e)** : Il traîne la patte depuis longtemps et met du temps à reprendre le dessus *(Plouïe)*
- **Tro-war-dro** : Tout autour / Aux alentours de ; **Tro-war-dro oa deusoute** : Il y en avait tout autour d'eux *(Poullaouen)*
- **'Vern-(w)a(r)-vern** ['vɛrɲ-a-'vɛrɲ] : Entassé l'un sur l'autre *(Berrien)*
- **War-alumet** : (en position) Allumé (-e) ; **Goulou vïe ket les(k)et war-alumet keme(nt)-se** : On ne laissait pas tant que ça la lumière allumée *(Plonee)*
- **War an alusen** : Par charité ; **Mamm a ree an dra-se war an alusen neuhe** : Maman faisait ça alors par charité *(Sant-Wazheg)*
- **War an dachenn** : En chantier ; **Ahe (e)ma an traou war an dachenn** : Là tout est en chantier *(Skrigneg)*
- **War an de** : De jour / En journée ; **War an de weles ket (a)nê ha deuh an nos n'ês ket da wel an dud kin (e)vel vije gwech-ell** : De jour tu ne les vois pas et le soir tu ne vas pas voir les gens comme autrefois *(Kalaner)* ; **Tost d'i tad pe d'i mamm oh o(be)r un dra mennaket, war an de vijent d'o heul** : Proche de ton père, ou de ta mère faisant quelque chose, de jour ils les suivaient *(Skrigneg)* ; **Mod-all, war an de 'n-om zebrouilhes da basseal 'naoñ d'an heñi gle(v)es konto brezhoneg** : Sinon, en journée tu te débrouillais pour le passer à celui qui tu entendais parler breton *(Poullaouen)*
- **War an dispak** : À découvert ; **Leusket (a)nê war an dispak** : Laissez-les à découvert *(Poullaouen)*
- **War an eil troad goude egile** : Un pied après l'autre ; **Oa an dud é tañsal war an eil troad goude egile, da hortos marc'hadourien da zond !** : Les gens dansaient un pied après l'autre, en attendant la venue des marchands ! *(An Uhelgoat)*
- **War an oad** : Âgé (-e) ; **Ur paotr war (a)n oad** : Un homme âgé *(Poullaouen)*
- **War an trimard** : En chantier ; **War an trimard bemde walc'h** : Tous les jours en chantier *(Poullaouen)*
- **War an tu-gin** : À l'envers ; **Gwich-all lod, pa 'n-om ga(v)e tud, pa vije lous o zavañjer, a lake 'naoñ war an tu-gin** [ty'gɥin] **blam daoñ da ve net !** : Autrefois certains, lorsque du monde arrivait et que leur tablier était sale, le mettait à l'envers afin qu'il soit propre ! *(Skrigneg)*
- **War an tu mad** : Dans le bon sens ; **Soueet eint bet ha soueet war an tu mad !** : Ils ont été surpris et surpris dans le bon sens ! *(Poullaouen)*
- **War an tu-henou** : À l'envers ; **Lak an dilhad war an tu-henou** : Mets les vêtements à l'envers *(Plouïe)*
- **War an uhel** : En hauteur / Sur la partie haute ; **Ha gleeh 'nèoñ 'hopal ba ur gêr war an uvel ahe, hag e-se oa-ñw tost d'ar gêr ha teue ket d'ar gêr ! Me(d) ahe oa ur chopinad hag ur chopinad c'hoazh** : Et vous l'entendiez gueuler dans un village là en hauteur, et donc il était près de la maison et il ne rentrait pas ! Mais il y avait là une chopine et encore une chopine *(Plonee)*
- **War ar blavezh ... ha ...** : Sur l'intervalle (année) et (année) ; **Pad ar bresel toud ar re-yowank oa ganet war ar blavezh mil naw-c'hant ugent ha tregont ha oa tud yowank pad ar bresel ha na oa ket bal, oa mann e-bed kin** : Pendant la guerre tous les jeunes étaient nés sur l'intervalle 1920 et 1930 et il y avait des jeunes gens pendant la guerre et pas de bal, il n'y avait plus rien *(Plourac'h)*
- **War ar c'hann** : À la pleine lune ; **Ha ma faot doc'h lar grogo ar grefon (v)o daw doc'h grefañ papred war ar c'hann, papred, papred, papred !** : Et si tu veux que ton greffon prenne il faut toujours greffer en pleine lune, absolument toujours ! *(Kleden)*

- **War ar gorre** : À la surface ; **Ken vise deut ar rêjin war ar gorr'** : Jusqu'à ce que le raisin remonte à la surface *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Ha go(ude)-se an dud a'h ee war ar gourre neu'n ha ree ur bern plous war-gourr(e) ar c'hoat ar mod-se** : Et ensuite les gens allaient alors sur le dessus et faisaient un tas de paille à la surface du bois comme ça *(Speied)*
- **War ar loar neve** : À la nouvelle lune ; **Nompass gref(añ) war ur loar ne(ve), kar sur ase vi... Blew !** : Ne pas greffer à la nouvelle lune, tu n'auras très certainement... Macache ! *(Kleden)* ; **Pour, peus keme(d) hadañ pour wa'r loar ne(ve) ha bousso-hè ur mar(e) bennaket 'è, med benn 'h i dé hadpikañ 'nê goud(e)-se, 'h ee-hè ur metr uhelloc'h ha monto-hè deustu** : Des poireaux, tu n'as qu'à semer des poireaux à la nouvelle lune et ils pousseront un moment donné, mais avant que tu n'ailles les repiquer ensuite, ils faisaient un mètre de plus et montaient de suite *(Kleden)*
- **War ar marc'had** : Par-dessus le marché ; **Hag un taol ru war ar marc'had** : Et une ruade par-dessus le marché *(Ar Fouillez)*
- **War ar memes tro** : Par la même occasion ; **Ha sell gis-se vijen (e)n-om okupiñ deus mamm war ar memes tro** : Et tiens comme ça je m'occupais de ma mère par la même occasion *(Kallag)*
- **War (a)r paper** : Sur papier ; **War (a)r paper vïe lakeet pris ar gwinizh ha prij ar c'hig** : On mettait le prix du blé et le prix de la viande sur papier *(Sant-Wazheg)*
- **War ar penn-all** : À l'autre bout ; **'N nos(ve)zh oa erc'h, oa deut un' tre lec'h peus ket lakee(t) ho oto ha meñ oa war ar penn-all du-he, oa surpren(et) ganin** : Une nuit il y avait de la neige, il en vint un juste là où vous avez mis votre automobile et moi j'étais à l'autre bout là-bas, il fut surpris par moi *(Laz)*
- **War ar plass** : Sur place ; **Ma vise bet gallet mond da gargañ 'nê war ar plass** : Si on avait pu aller les charger surplace *(Brennilis)* ; **Pa oa digasset hezh kozh war ar plass** : Lorsqu'on amena ce vieux sur place *(Ponvel)* ; **Dïaes moned-kuit ha bremañ a gavfent gwelloc'h kaoud o labour war ar plass** : C'est difficile de partir et maintenant ils préfèrent avoir leur travail sur place *(Skrigneg)*
- **War-benn** : À propos de / Concernant (cf. **diwar-benn**) ; **Ba'r Washaleg amañ oa bet war-benn an dour, lak an dour war 'r lïorzhou 'vid kaoud yeot a-bred d'an nev(e)-amzer ha vije saout 'alañ ha vije yeot fresk da roiñ dê 'vid kaoud laezh** : Ici à Goassalec il y eu concernant l'eau, mettre l'eau sur les courtils pour avoir de l'herbe tôt au printemps, les vaches vêlaient et il y avait de l'herbe fraîche pour avoir du lait *(Berrien)* ; **Ha war-benn an dra-he, alïes vije lod nagn c'hoant da drichañ** : Et à propos de ça, souvent certains voulaient tricher *(Berrien)*
- **War-benn-hent da *ub.*** : À la rencontre de *qqn.* ; **Mond a reent war-benn-hent dê blam da gaoud un tamm chokolad** : Ils allaient à leur rencontre afin d'avoir un peu de chocolat *(Kolloreg)*
- **War-blén** : D'une traite ; **Sevel krec'henn ar Gilli war-blén** : Monter la côte du Gilly d'un traite *(Poullaouen)*
- **War-boues** : Par / Au sujet de ; **Troiñ ar c'hi war-boues e lost** : Ne rien glander (mot-à-mot : Tourner le chien par sa queue) *(Plouïe)* ; **Gwelloc'h daoñ troiñ ar c'hazh war-boues e lost** : Il préfère de rien glander *(Plouïe)* ; **Moien zo din d'esplik doc'h petra meus bet klêt war-boues ar sort traou-te** : J'ai la possibilité de vous expliquer ce que j'ai entendu au sujet de ce genre de chose-là *(Landelo)*
- **War-digare** : Sous prétexte que ; **Hag meus choñj oan bet frêet ga ma mamm war-digar(e) ma tapet un awal deus un' gozh, despugnet 'naoñ 'ziwar an hent ha torchet 'naoñ hag da zebiñ !** : Et je me rappelle que j'avais été fouetté par ma mère sous prétexte que j'avais pris une pomme d'une vieille dame, je l'avais ramassée sur la route, essuyée et mangée ! *(Plonee)*
- **War doud** : Pour tout ; **Ahe ouïon ket tre penoñs (e)mañ kont war doud** : Là je ne sais pas exactement comment ça se passe pour tout *(Plourac'h)*
- **War-dreus** : En travers ; **Ar mevel taol ar machin war-dreus e gein** : Le valet fout le machin en travers de son dos *(Plonee)*
- **War-dro** : Autour / Aux alentours de, aux environs de ; **War-dro Gouel-Nedeleg** : Aux alentours de Noël *(An Uhelgoat)* ; **N'é ket bet war-dro** : Il ne s'en n'est pas approché *(Plonee)* ; **C'hwezeg-kant, ya war-dro se** : Dix-sept cents, aux environs ça *(Ponvel)* ; **Eizh-kant metr pe war-dro, war an hent, deus amañ d'ond ga'n hent** : Huit cents mètres ou environ, sur le chemin, d'ici en prenant le chemin *(Sant-Nigouden)* ; **Me meus kalz kamaraded wa'r maes, ahe lar-hè neugn matre'n kant beuc'h, n'a ket-hè war-dro ! Debrouilh !** : J'ai beaucoup d'amis à la campagne, là ils disent qu'ils ont peut-être cent vaches, ils ne s'en occupent pas ! Débrouille ! *(Kleden)*
- **War-droad / War e droad** : À pied ; **Ha nin 'h ay war-droad** : Et nous irons à pied *(Plouïe)* ; **Ha oand aet war ma zroad** : J'étais allé à pied *(Berrien)* ; **War-droad 'h eemp d'ar C'hastell-Ne** : Nous allions à Châteauneuf-du-Faou à pied *(Sant-Wazheg)* ; **(A-)raog ar bresel voa ket otoiou dre amañ ha sè an dud yee toud ga veloiou ha neuhe war-droad** : avant la guerre il n'y avait pas d'autos par ici et donc les gens allaient tous à vélo et alors à pied *(Sant-Wazheg)* ; **Heñw voa war e droad, noa ket bet amzer da brenañ velo e-bed** : Il était à pied, il n'avait pas eu le temps d'acheter un vélo *(Sant-Wazheg)* ; **D'ar mar(e)-se vije an dud 'hond war-dro(a)d ga'r boutou-koat** : À cette époque-là les gens allaient à pied en sabots de bois *(Lokarn)* ; **Ar c'heseg a ramplasse an trakteurien zo bremañ, (ne)med-seped neuhe vïe bet war-droad, n'é ket aseet war un aseenn !** : Les chevaux remplaçaient les tracteurs qu'il y a de nos jours, si ce n'est qu'on était alors à pied et non pas assis sur un siège ! *(Skrigneg)*
- **War e gis** : À son retour ; **Rent ar boñjour daoñ neuhe war da gis !** : Passe-lui le bonjour alors à ton retour *(Skrigneg)*
- **War e grabanou** : À quatre pattes ; **Ledet o zri (ganin) war o c'hrabanou** : (Je) les ai fait tomber tous les trois à quatre pattes *(Ar Fouillez)*
- **War-evezh** : [***voar euez*** 1659] À l'affût ; **Be vije ahe, (a-)wechou deus ar foar hag bon, vije lod neuhe war-evezh !** : Là il y avait, parfois de la foire et bon, alors certains étaient à l'affût ! *(Berrien)*

- **War-gein *ub.*** : Sur le dos de *qqn.* ; **Ur c'hazh evel un toucher-keseg war-gein ur c'hi** : Un chat comme un jockey sur le dos d'un chien *(Poullaouen)* ; **Aseet war-gein ar chô** : Assis à cheval *(Poullaouen)* ; **Yann kuit ga'r marc'h ha war-gein ar marc'h hag er roud, kasset an nen !** : Yann s'en va avec son cheval et à dos de cheval et en route, notre homme conduit ! *(Plonee)* ; **Hag vis(e) repos(et) an diwvrec'h doc'h ar c'harr, reposè wa(r) (a)r marc'h, war-gein ar marc'h** : Et les brancards de la charrette reposaient, reposaient sur le cheval, sur le dos du cheval *(Kleden)* ; **Me zo hond war-gein ar marc'h** : Je vais à dos de cheval *(Plonee)* ; **Ha war-gein ar marc'h** : Et à dos du cheval *(Plonee)* ; **D'ond ha da zond d'ar park a'h ees war-gein ar c'heseg, me(d) pa vijes 'treiñ-dou(a)r vij(e)s ket war-gein ar marc'h, na pa vijer 'freched petramant 'h o(be)r traou-all…** : Pour aller et venir au champ, tu allais souvent à dos de cheval, mais tu n'étais pas sur le dos du cheval lorsque tu labourais, ni lorsque tu hersais ou-bien autre chose… *(Skrigneg)*
- **War-goll** : À perte ; **N'é ket war-goll na gwraet, aes a-walc'h d'o(be)r toud** : Ce n'est pas à perte qu'il l'a fait, c'est relativement facile de tout faire *(Plonee)*
- **War-gont *ub.*** : Au compte de *qqn.* ; **Ha zo passeal kant kilometr hent war-gont ar barros hag vall kalz anê** : Et on passe les cent kilomètres de route au compte de la commune, et beaucoup d'entre elles sont mauvaises *(Skrigneg)*
- **War-goste / War e goste** : En pente ; **Douarou ha vise koste gate, douar war-goste** : Des terres qui étaient en pente, un terrain en pente *(Plouïe)* ; **Ur park war e gos(t)e ! An dra-he vïe gwraet ur ros deus-hañ** : Un champ en pente ! On appelait ça un « ros » *(Lokarn)*
- **War-grec'h** : En côte ; **An hent da zizroiñ oa penn da benn war-grec'h** : La route pour retourner était en côte de bout en bout *(An Uhelgoat)*
- **War-hent** [var'hɛn(t)] : De travers sur le chemin / Sur le passage de ; **Me (e)mon ket war-hent gate ?** : Je ne suis pas dans le passage par rapport à eux ? *(Plonee)*
- **War hent *ub.*** ; Sur le chemin de *qqn.* ; **War i hent** [va(r) i (h)en-t] : Sur son chemin *(Berrien)*
- **War lañs-traoñ** : En pente (terrain) ; **An treñ bihen, war lañs-traoñ penn da benn da-beked Ponvel** : Le petit train, en pente de bout en bout jusqu'à Plounévézel *(An Uhelgoat)*
- **War-lein** : Sur le faîte ; **Un' deus ma ouvrïerien oa koueet 'dreus-kàer deus an dôenn keit-ha lake an tuilou war-lein an dôenn** : Un de mes ouvriers fût tombé complètement en travers du toit alors qu'il mettait les tuiles sur le faîte du toit *(Skrigneg)*
- **War-lignenn** : En ligne ; **A-wechou vije gwraet war-lignenn, vije chetet ar ganetenn d'an heñi vije an tostañ** : Parfois on faisait en ligne, on jetait la bille à celui qui était le plus près *(Duod)*
- **War-raog** : (de / en) Avant ; **Ha vïe gwraet an tan war-raog** : Et on faisait le feu devant *(Kleden)*
- **War-saw !** : Debout ! ; **Divun 'ta ! War-zaw !** : Réveille-toi ! Debout ! *(Lokmarïa)*
- **War-si(zhu)n** [var'zi:n] : En semaine ; **Goude war-si(zhu)n, eh beñ an dud 'h ee d'ar goñw, an dud 'h ee d'an nos(v)ezh ba-ti un', goude oa an de war-lerc'h ba-ti an heñi-all da c'hoa(r)i kartou pe da c'hoa(r)i domino ha da dommañ tal an tan ! Da gontañ rismodilli** : Après en semaine, eh ben les gens allaient l'hiver, les gens allaient en soirée chez l'un, après le jour suivant chez l'autre pour jouer aux cartes ou aux dominos et se chauffer en face du feu ! Pour raconter des historiettes *(Berrien)*
- **War-uhel** : En hauteur ; **Brem(añ) (e)ma-heñw war douarou Gouezeg ah(e) ha zo lakeet un tammig bihen war-uhel 'ha !** : Il est maintenant là sur les terres de Gouezec et il est mis légèrement en hauteur ma foi ! *(Pleiben)*
- **War-var** : Dans l'incertitude ; **Pad an nos war-var** : Pendant la nuit dans l'incertitude *(Poullaouen)*
- **War-wel (da + *ub.*)** : En vue / Apparent / Visible ; **Ba e hodell-bruched vije gwelet ur bakadenn-arc'hant war-wel** : Dans sa poche de poitrine, on voyait apparaître une liasse de billets *(An Uhelgoat)* ; **Ur bakadenn-arc'hant laket war-wel d'an dud (e)vid roiñ da hoûd lar oa arc'hant da bêo** : Une liasse de billets bien apparente aux yeux de tous pour faire savoir qu'il avait de l'argent pour payer ! *(An Uhelgoat)*
- **War-zirib(l)añs** : En pente ; **Un hent war-ziribañs** : Un chemin en pente *(Plouïe)*
- **War-zu('g)** : (En) direction (de) ; **Ha yô war-zu'g Bolazeg** : Et c'est parti direction Bolazeg *(Skrigneg)* ; **Mond war-zu linennou ar boched** : Aller en direction des lignes allemandes *(Plouïe)* ; **'N tu-all da Blonee war-zu Landelo** : De l'autre côté de Plonévez-du-Faou, direction Landeleau *(Lannedern)* ; **Me(d) an tïegechou brassoc'h oa kalz war-zu Pleiben ha Lennon, kalz penvidikoc'h 'vi(d) am(añ) hi-m(añ)** : Mais les fermes plus grandes étaient beaucoup du côté de Pleyben et de Lennon, beaucoup plus riches qu'ici *(Lannedern)*

**WAR-AÑVES / WAR-AÑWES** [var'ɑ̃:vəs] [var'ɑ̃.wəs] : ad. ; À l'avance

✗ *syn.* : ***en añves*** ; & *cf.* : ***avañs***

**Pugur bremañ oar ke(t) (a)n dud tamm e-bed war-añwes e-lec'h neu'n ar prijou chañchent ket kalz neu'n !** : Car maintenant les gens ne savent rien à l'avance alors que les prix ne changeaient pas beaucoup alors ! *(Sant-Wazheg)* ; **Med 'benn-neu'n vé daw d'an nén da reflechissañ, da repetañ 'nê un neub(eu)d devejou war-añves ! Ur programm !** : Mais pour-lors il faut réfléchir, les faire répéter quelques jours à l'avance ! Tout un programme ! *(Poullaouen)*

**WAR-AOS** [var'o:z-s] : ad. ; En apprêt

✗ *cf.* : ***aos***

**Ar jistr, lak anèañ ba boutailhou dre un de sklêr, barzh a(v)el ha lak anèañ war-aos** : Le cidre, le mettre dans des bouteilles par un jour clair, à l'air, et le mettre en apprêt *(Kleden)*

**WAR-EÑWN** [var'ẽ:wn] : [***var eeun*** 1877] adv. ; Directement / Tout droit

✗ *syn.* : ***en-eñwn*** ; & *cf.* : ***eñwn***

◆ Directement ; **Me(d) houmañ oa deut d'ar yêr war-eñwn goude** : Mais après elle revint directement à la maison *(Skrigneg)* ; **Set' Roger zo deut war-eñwn ba'h ar vagajin da reiñ anê diñ** : Roger est donc venu directement au magasin pour me les donner *(Skrigneg)*

◆ Tout droit ; **War-eñwn !** : Tout droit ! *(Plouïe)* ; **Lakad ar boem war-eñwn, nompass ober biskilli** : Tracer le sillon droit, de pas faire de sillons obliques *(Plouïe)* ; **Oh ! Beb-sort mod, vijent ket dalc'h-mad war-eñwn** : Oh ! De toute sorte, elles n'étaient pas toujours toutes droites (les rangées) *(Skrigneg)*

➢ **Kaoud bouellou war-eñwn** : Avoir une dent creuse / Être un crevard (avoir toujours faim, m-à-m. avoir des boyaux tout droit) ; **Hemañ neus bouellou war-eñwn** : Il a une dent creuse *(Plouïe)*

➢ **Mond war-eñwn ga *udb.*** : Faire *qqchose* droit ; **Kês war-eñwn ga'r rijenn !** : Fais la rangée droite ! *(Plouïe)*

**WAR-GREIS** [var'grɛjz-s] : [***war-greis*** 1992] prép. ; En plein centre de / Au beau milieu de

**Ha mé dantin, oh, diw wech ar su(h)un ga(v)e un toud, pé 'h ee dre ar chumin', hag (a) jomeè wa(r) e dreid, war-greis an oal(ed)** : Et ma tante, oh, elle trouvait deux fois par semaine un hibou, lorsqu'il allait par la cheminée, qui restait sur ses pattes, en plein centre de l'âtre *(Kleden)* ; **Hag Tieñ-Boñ oa war-greis an hent-dall diga i garr** : Et Tiens-Bon était au beau milieu de l'impasse avec sa charrette *(Kleden)* ; **Peus ket joñj oamp 'n-om ga(v)et ba ur feurm ba Plouguer ha oa ar gargad-irvin war-greis ar porzh** : Tu ne te rappelles pas quand nous nous sommes retrouvées dans une ferme à Plouguer, il y avait un chargement de radis au beau milieu de la cour *(Kergloff)* ; **Hag a vije laket an treber war-greis ar lor-zi ha ni vije en-dro daoñ** : Et on mettait le trépied au beau milieu du sol de la maison et nous étions autour *(Skrigneg)*

➢ **War-greis an abati** : Sur le passage / En plein milieu ; **Med metramant un' ha' zo ahe war-greis an abati ha' lar mann e-bed, (e)ma ene 'ho(r)tos** : Mais sinon une personne qui est là sur le passage et qui ne dit rien, il est là en attente *(Skrigneg)* ; **Ha komañset 'ha da ganañ war-greis an abatu ene ha het' ha ni a responte dèi ha ni z(o) komañset da zañsal !** : Et elle commença là à chanter en plein milieu et donc nous lui répondions et nous commençâmes à danser ! *(Skrigneg)*

**WAR-HORRE / WAR-GORRE / WAR-GOURRE** [var'hɔːr] [var'g(ɔ/u):r] : [***ouar our*** 1530 ; ***voar gourrè*** 1633] ad. ; Sur / (de) Surface / (par) Dessus

**War-horr' ha dindan** : Dessus et dessous *(Plouïe)* ; **Yè, ma gouev war ho korr(e)** : Oui, si elle (faucille) te tombe dessus *(Laz)* ; **Ha heñ sevel war-gorr' ar voger** : Et il passa par-dessus le mur *(Ar Fouilhez)* ; **Un tamm torch gwenn gwraet dow skloum war i hourr'** : Un petit torchon blanc deux nœuds faits sur le dessus *(Skrigneg)* ; **Ur botou flamm-neve en e dreid hag un tok leden war-horr'** : Les pieds dans une paire de bottes flambant neuves et coiffé d'un large chapeau *(An Uhelgoat)* ; **Hag ar re-he oar mond partoud memes war-horr' ar soliou** : Et ils savent aller partout même sur le plafond *(Plouïe)* ; **An heñi oa war-horr' ranke o(be)r ur gargad prop** : Celui qui était au-dessus devait faire un chargement proprement *(Berrien)* ; **Mein war e horr(e) ken-ha-kén ! Ha oa bet heñw eizhte, pe 'zhpénn, oa ket bet gwel(et) gou(de)-se neuhe !** : Il se prit des pierres tant que tant ! Pendant une huitaine, ou plus, on ne le revit alors pas après ça ! *(Laz)* ; **Hag setu vije lakeet da boeañ, sete voa, ma peus c'hoant, war ar men an oaled jome tomm 'pad pell hag war-gorr' vije gwraet un tan-all** : Et on mettait donc à cuire, c'était donc, si tu veux, sur la pierre de l'âtre qui restait chaude pendant longtemps et par-dessus on faisait un autre feu *(Pleiben)* ; **Deut oa ur groc'hen(e)nn war-horr' ha hete vïe daw diwall da doull(ed) ar groc'hen(e)nn** : Une membrane se forma à la surface, il fallait donc faire attention de ne pas percer la membrane *(Brennilis)*

➢ **An tu war-horre (da / deus)** : Le dessus (de) ; **Ha setou vis(e) ur boutou-koat ganin ha vis(e) grilhet an tu war-horr(e) da mé sroad, skar(e)t !** : Et nous étions donc chaussés de sabots de bois et le dessus de mon pied était bousillé, crevassé ! *(Sant-Wazheg)* ; **Un taol dre-zindan, 'n heñi-ell diwar-horr(e) ha 'n-heñi diveo, an taol diveo papred wa'n tu dindan ! Gwech e-bed wa'n tu war-horr'** : Un coup par en dessous, un autre par-dessus et le dernier, le dernier coup toujours sur le dessous ! Jamais sur le dessus *(Kleden)*

➢ **Be ur werzh war e horre** : Subir une vente judiciaire ; **Ha goud(e)-se, 'benn ar bla(v)ezh war-lerc'h, war ar gêr-se oa avañsoc'h a oa bet 'è ar werzh war o gorr(e) dê 'è, pigur oagn ket 'vid pêo o fermou 'nê** : Et ensuite, l'année suivante, sur ce hameau-là plus loin, ils avaient subi une vente judiciaire, puisqu'ils ne pouvaient pas payer leurs loyers *(Sant-Wazheg)*

➢ **Degoueo war-gorre** : Rencontrer (et être surpris (-e) / et surprendre c-à-d. Tomber sur *qqn.*) ; **Degoueet war e horr', mare m(e)nneg** : Il lui est tombé dessus, à un moment ou l'autre *(Laz)*

➢ **Diskar *udb.* war-gorre an douar** : Faire remonter *qqchose* à la surface ; **Ha pa vé ar gôed 'turgnad, ar vou(a)lc'h a oar ! Houzh a vé é yedal da wel hag-eñw n'o ket diskar(e)t buzhig war-gourr' an douar chit(et) en(e) hag ar mod-se dé boued** : Et lorsque les taupes remuent la terre, le merle sait ! Il attend pour voir si des vers de terres ne seront pas remontés à la surface, jetés là, il a ainsi de la nourriture *(Skrigneg)*

➢ **Dre war-horre** : Par le dessus ; **Ur skeul ba bep tu d'ar bern evid chet an dour dre war-horr'** : Une échelle à chaque coin du tas pour jeter l'eau par le dessus *(Plouïe)*

➢ **Koueo an alvaon war-gorre *ub.*** : Être désagréablement surpris ; **'Benn gouev an alvaon war ho korr'** : Quand vous êtes désagréablement surpris *(Laz)* ; **Koueet an alvaon war mé gorr', sabatur(e)t** : J'ai été désagréablement surpris, stupéfait *(Laz)*

➢ **Posañ an dorn war-gorre *u(d)b*** : Mettre la main sur *qqchose/qqn.* ; **Sete n'é ket bet ken braw-se, daw vïe doc'h koeñsañ 'nèi ba un tu m(e)nneket 'benn-neuhe, pos' an dorn war hi gorr'** : Ce n'est donc pas si facile que ça, il vous fallait pour-lors la coincer quelque part, mettre la main dessus *(Laz)*

➢ **War-horre ar gambr** : Sur le sol de la chambre ; **Ha oa ur vatalassenn war-gourr' ar gambr ar mo(d)-se hag un tapiss mennaket dreist, oh ! Me gouske mad ene !** : Et il y avait un matelas comme ça sur le sol de la chambre et une couverture par-dessus, oh ! J'y dormais bien ! *(Skrigneg)*

**WAR-LERC'H / ÀR-LERC'H** [(v)ar'lɛx-h] : [***voarlerc'h*** 1659] ad. & prép. ; À la suite de / Alors que / Après / Derrière / Ensuite / Suivant

**War-lerc'h ar c'heseg cheche** : Alors que les chevaux tiraient *(Brennilis)* ; **Hañw oa aet d'an de war-lerc'h** : Il était parti le jour suivant *(Berrien)* ; **Ha sell jome kalz war o lerc'h** : Et regarde il en restait plein derrière eux *(Plouïe)* ; **Me oa ahe neuhe ha sete heñw teue war ma lerc'h** : Moi j'étais là alors et donc il me suivait *(Plonee)* ; **Matre'n vis(e) seizh deñn, an eil war-lerc'h egile ga'r valc'h** : Il y avait peut-être sept personnes, l'un après l'autre à la faux *(Kergloff)* ; **Ur vouch zo ene ha ma selles war da lerc'h a teuy war da lerc'h** : Une chèvre se trouve là-bas et si tu regardes derrière toi elle te suivra *(Berrien)* ; **War-lerc'h 'h ee-hi da wel ar c'hure** : Elle allait voir ensuite le vicaire *(Landelo)* ; **Lakad klask war-lerc'h *ub.*** : Lancer une recherche pour trouver *qqn.* ; **Ha dond barzh war ma lerc'h** : Et de me suivre à l'intérieur *(Plonee)* ; **Ha me selled war ma lerc'h** : Et je regardai derrière moi *(Berrien)* ; **Àr-lerc'h paotred ar jistr zo 'c'hoa(r)i ga barrikennou kozh aboe pe-geid so biskoazh...** : Alors que les gars qui font du cidre s'amusent avec de vieilles barriques depuis une éternité *(Laz)* ; **Mé faotr zo ganet eizh mis war-lerc'h oan digoueet ba'n Amerik** : Mon garçon est né huit mois après que nous arrivâmes en Amérique *(Ar C'hastell-Ne)* ; **Piw oa deut war-lerc'h Marianna Masson ? – Den e-bed ! Pugur ene n'eus ket den e-bed goude** : Qui était venu à la suite de Marianne Masson ? – Personne ! Puisqu'il n'y a personne après *(Skrigneg)* ; **Bremañ me zo tapet ga'r re-mañ a regn kime dond war ma lerc'h, partoud lec'h 'h añw, bremañ n'oun ket gouest d'ond nomblec'h e-bed kin, (e)ma ar re-he war hom lerc'h domp toud** : Maintenant je suis attrapé avec ceux-là qui n'arrêtent pas de me suivre partout où je vais, maintenant je ne peux plus aller nulle part, ils sont tous à nous suivre *(Landelo)* ; **Deut oa-hañw duzhtu, deut an de war-lerc'h** : Il vint de suite, il vint le jour suivant *(Kolloreg)* ; **Ar roulér(e)s, 'n heñi 'vel vïe 'passeal war an douar war-lerc'h vïe had(et) (a)nèoñ** : Le rouleau, comme celui qu'on passait sur la terre après l'avoir semée *(Speied)* ; **Hag un neubeud amzer war-lerc'h** : Et quelque temps plus tard *(Kleden)* ; **Setu me yee ga mamm-gozh war-lerc'h ar gouspe(r)ou d'ar sul dé gass (a)nê ga'r baner du** : J'allais donc avec ma grand-mère après les vêpres le dimanche les envoyer munis du panier noir *(Sant-Wazheg)* ; **Ah ya, bromañ ouïon rïotal war o lerc'h** : Ah oui, maintenant j'ai l'habitude de dégoiser sur leur compte *(Motre)* ; **Med ha se war-lerc'h vé laret !** : Mais, et ça on dit après ! *(Motre)* ; **(A-)benn pe(va)r mis meus ka(v)et (a)nèi memes-tra, war-lerc'h é marw heñw** : Au bout de quatre mois je l'ai quand même trouvée, après qu'il fut mort *(Plonee)* ; **Oh ! Koulz dèi mervel ! Petra chomo war-lerc'h he mamm... ?** : Oh ! Vaut autant qu'elle meure ! Que restera-t-il après sa mère... ? *(Sant-Wazheg)* ; **Yann oa chomet pell war-lerc'h** : Yann était resté loin derrière *(Lopereg)* ; **Ma c'hoar, an heñi teue war ma lerc'h** : Ma sœur, celle après moi *(Karnod)* ; **Med ba dum(añ) ar plass, doc'h Léontine oa-ñw 'ha ! War he lerc'h oa ma mamm** : Mais chez moi le domaine était à Léontine ma foi ! Ma mère était à sa suite *(Kleden)* ; **Neu'n a môa gallet war-lerc'h kass(e)d mé bugal(e) da hond dé Gemper !** : J'avais donc pu ensuite envoyer mes enfants à Quimper *(Sant-Wazheg)* ; **Mé c'hoarésed oa aet da Gemper d'ar skoul, war-lerc'h Kareis, med me houllen ket mond** : Mes sœurs étaient parties à l'école à Quimper, après Carhaix, mais moi je ne voulais pas aller *(Ponvel)* ; **Wichou ar c'hazh a'h a war i lerc'h ha ra ket intañsïon dalc'h-mad, houzoh walc'h** : Parfois le chat le suit et il ne fait pas toujours attention, vous savez bien *(Skrigneg)* ; **Ha 'h ee d(a) jacheal ha 'h ee-heñw war-lerc'h vïe passeet ar chachourien-all, da wel (ha)g-eñw nïe bet ka(ve)t un dra b(e)nnag war o lerc'h dê 'e** : Il allait chasser et il allait après que les autres chasseurs furent passés, pour voir s'il n'aurait pas trouvé non-plus quelque chose après eux *(Speied)* ; **Ha gou(de)-se pé gomañsè ar skoul, me 'h ee dé gerc'hed (a)nèi, war-lerc'h 'h een dé gerc'hed ar veuc'h lakeèn (a)nèi ba'r c'hrow** : Et ensuite lorsque l'école commençait, j'allais la chercher, après que je fus allée chercher la vache je la mettais dans la crêche *(Laz)*

- **Gouelañ war-lerc'h** : Pleurer après ; **Me meus bet gouelet war-lerc'h ur breur, pe ur c'hoar vihen mé sad, me voa dowzeg vla (a-)benn-neuh(e) noant ket c'hoant da gaoud bugwale kin** : J'ai pleuré après un frère, ou une petite sœur, mon père, j'avais douze ans pour-lors ils ne voulaient plus avoir d'enfants *(Sant-Wazheg)*
- **Chom *udb.* war e lerc'h** : Oublier *qqchose* ; **Chomet é ar penn war ma lerc'h !** : J'ai oublié la tête ! *(Landelo)*
- **Kaoseal war-lerc'h kalz** : Parler face à du monde ; **Med mond dé wel (a)nèoñ hoh-hun ! Hezh gaosev ket war-lerc'h kalz 'nèoñ 'è** : Mais (il faut) aller le voir tout seul ! Il ne parle pas face à du monde non-plus *(Speied)*
- **Skubi ket da di war ma lerc'h 'med-kin** : Je ne remettrai plus les pieds chez toi ! (m-à-m. Tu ne balaieras plus ta maison derrière moi uniquement) ; **Ha petram un' hag a'h a fachet 'e kuit a lare : Skubi ket da di war ma lerc'h (ne)med-kin !** : Et sinon quelqu'un qui partait fâché disait : Je ne remettrai plus les pieds chez toi ! *(Skrigneg)*
- **Vé ket skubet war da lerc'h alïes** : Tu ne passes pas souvent (m-à-m. Il n'est pas balayé derrière toi souvent) ; **Vé ket okasïon da skub(añ) an ti war da lerc'h, pugur teus ket alïes !** : On n'a pas l'occasion de balayer la maison après toi, puisque tu ne viens pas souvent *(Skrigneg)*

**WAR-NES** [var'neːz-s] : prép. ; Sur le point de

**Hag o mamm oa 'h essañ kaoud an arc'hant digate ha oa war-nes mond da goll, hin(i) e-bed na reche i arc'hant** : Et leur mère essayait d'avoir l'argent d'eux qui était sur le point d'être perdu, aucun n'aurait donné son argent *(Skrigneg)*

**WAR-VALE** [var'vɑːle] : [***war-vale*** 1984] ad. ; Sur pied

**Da bed eur vês war-vale ?** : À quelle heure es-tu sur pied ? *(Poullaouen)*

**WAR-VETEG** [var'veteg-k] : [***war vetek*** 1903] prép. ; Vers où (+ *vb.*)

✗ *syn.* : ***da-beked*** ; & *cf.* : ***beked***

**Pa mamp gwelet (a)nê ha lammad hag a sailhad, ouïent ket war-veteg mond, kemend-all a draou 'vel a oa !** : Quand nous les vîmes sauter et bondir, ils ne savaient pas vers où aller, il y avait tellement de choses ! *(Skrigneg)*

**WAR-YUN** [var'jy:n] [var'ɟy:n] : [***var iun*** 1894] ad. ; À jeun

**Ahe (e)ma ! Pa 'h eent war-yun war'naoñ, ha gwleb, a c'hweent** : Voilà ! Lorsqu'elles en (du trèfle) consommaient à jeun, et humide, elles gonflaient (les vaches) *(Skrigneg)*

**WARC'HOAZH** [var'hwɑ:z-s] : [***oarhoaz*** 1519] ad. ; Demain (cf. **ARC'HOAZH**)

**Heñ vo marw ga'r skorn warc'hoazh vintin** : Il sera mort gelé demain matin *(Lopereg)*

**WARLENE** [var'le:nə] : [***varlene*** 1732 ; cf. vx. br. ***blened*** *année*] ad. ; L'an dernier (cf. **ARLENE**)

**Aet memes plass, memes-mod voa degoueet warlene** : Partis aux même endroit, de la même manière que ça arriva l'année précédente *(Plonee)* ; **Ha memes pitrabes warlene, ba'n hangar ahe 'hi-se, neugn kreuset (a)nê toud, lod anê, da zibiñ** : Et même des betteraves l'an dernier, dans le hangar ici même, ils les ont toutes creusées, certaines d'entre elles, pour manger *(Plouïe)* ; **Me meus re-hlas ahe, pudur ma bet warlene, an dra-he vé gwraet *les Bleues D'Artois*** : J'en ai des bleues là, puisque j'en avais eu l'année dernière, on les appelle la Bleue D'Artois *(Skrigneg)*

**WARN-UGENT** [var'ny:gən] : [vx. br. ***guarnucent***] nombre ; Vingt-et... (cf. **BIS-WARN-UGENT**)

**Un' warn-ugent, dow warn-ugent, tri warn-ugent...** : Vingt-et-un (-e), vingt-deux, vingt-trois... ; **Ahe zo un ti kozh ha zo voien da lak beked pemp warn-ugent barzh** : Il y a une vieille maison là où l'on peut mettre jusqu'à vingt-cinq (personnes) *(Plouïe)* ; **An dow warn-ugent a vis-meurzh meus gwelet ma breu(r)** : Le 22 mars, j'ai vu mon frère *(Kergrist)* ; **An de warn-ugent a vis-meurzh on bet ba Raon** : Le vingt-et-un mars, je suis allé à Rennes *(Kergrist)* ; **Beñ, tri bla warn-ugent, moa ket bet gwraet an dra-he ba'r gêr (aha)non (iv)e** : Ben, vingt-trois ans, j'avais jamais fait ça à la maison non-plus *(Sant-Wazheg)* ; **Karantez-loloig bad kime pider eur war'n-ugent !** : L'amour passionnel ne dure que vingt-quatre heures ! *(Skrigneg)*

**WEI** [wɛj(:)] : interj. ; Oh là là !

**Wei ya daon !!** : Oh là dam oui !! *(Lokmarïa)* ; **Wei ! Oa ket voien !!** : Oh là là ! Y avait pas moyen !! *(Lokmarïa)* ; **Wei, ma no c'hoant da zond heñw teuy, rey ket droug domp !** : Oh là là, s'il veut venir il viendra, il ne nous fera pas de mal *(Plonee)* ; **Wei ! Ur serten oad, matrehen pemp pe c'hwec'h la ha tr(i)-ugent deja pe tost da se** : Oh là là ! Un certain âge, peut-être soixante-cinq soixante-six ans déjà ou pratiquement *(Plourac'h)*

- **Oh wei ! Male(ü)r(u)s binniget binniget !!!** : Oh là là ! Mon Dieu, mon Dieu !!! *(Plonee)*

**YA / YÈ** [ja(:)] [jè(:)] : [***ya*** 1499] ad. ; Oui

**Ya ma'hat !** : Oui probablement ! *(Kergrist)* ; **Ah beñ yè...** : Ah ben oui... *(Sant-Wazheg)* ; **Ya ! Sertenamant ! Ya** : Oui ! Certainement ! Oui *(Skrigneg)* ; **Ah ya 'hat, ah ya 'ha !** : Ah oui alors, ah oui ma foi ! *(Speied)* ; **Ah gast ! Ya 'vat ! Mond a rin !** : Ah putain ! Oui alors ! Je viendrai *(Landelo)* ; **Ma houllan (a-)zigante hag-eñw ouïent dañsal ha larign ya din** : Si je leur demande s'ils savent danser ils me diront oui *(Plourac'h)* ; **Yè an dud ouïe (e)n-im amus(iñ) (a-)benn vïe bet an dornañ** : Oui les gens savaient s'amuser quand il y avait eu le battage *(Sant-Wazheg)* ; **Un' hag a aksepto ganes ha laro ya ha-toud ha' no komprenet mann e-be(d) ?** : Un individu qui ira dans ton sens, qui dira oui et tout et qui n'aura rien compris du tout ? *(Skrigneg)*

**YAC'H / YÈC'H** [(j/ɟ)aĥ] [jèĥ] : [vx. br. ***iac*** ; ***yach*** 1499] ad. ; En (bonne / pleine) santé / Sain (-e)

**N'é ket yac'h** : Il n'est pas en bonne santé *(Skrigneg)* ; **Un dèn yac'h, un dèn ba e amzer vad ma keres** : Une personne en bonne santé, une personne en pleine possession de ses moyens *(Plouïe)* ; **Gwelloc'h gavant debiñ plous yac'h (e)vid debiñ foenn fall** : Ils préfèrent manger de la paille saine plutôt que de manger du mauvais foin *(Plouïe)* ; **Ha yac'h an aneval** : Et l'animal en pleine santé *(Skrigneg)* ; **An dra-he zo brezhoneg yèc'h !** : Ça c'est du breton sain ! *(Laz)* ; **Me(d) ma vise yèc'h ho lon, toud oa mad ba ho lon heñ !** : Mais si votre bête était saine, tout était bon dans votre bête hein ! *(Kareis)* ; **Avalou, din-me oa avalou (ne)med a vijent yac'h, lakeet da bezheliñ un tamm, da ho(r)tos mond d'ar pressou(e)r** : Des pommes, pour moi c'étaient des pommes, pourvu qu'elles fussent saines, les faire un peu blettir, en attendant d'aller au pressoir *(Skrigneg)*

- **Bramm yèc'h** : Pet vigoureux ; **Ma lach ur bramm-yèc'h ah(e) gis-s(e) : Pemp gwenneg distag(et) deus rèr 'r medissin** : S'il lâche un pet vigoureux là comme ça : Cinq sous décochés du cul du médecin *(Plonee)*
- **Delc'hen *ub.* yac'h** : Conserver *qqn.* en bonne santé ; **Ar boesson zelc'h an dud yac'h** : L'alcool conserve les gens en bonne santé *(Skrigneg)*

**YAC'HAAD** [(j/ɟ)a'hɑ:d-t] : [***yac'haat*** 1732] vb. ; Assainir / Guérir

**War ar vein, a-wichou, ar loned a gigne o zreig hag a ma vijent ket divulumet vije pell 'yac'haad** : Parfois les bêtes s'écorchaient les pattes sur les pierres et elles mettaient du temps à guérir si elles n'étaient pas désinfectées *(Skrigneg)* ; **Ha p(a) vïent leusket, ar reñ-he teue da fuloriñ, sell vije laket lard teuet neuhe war'nê da je(rr)iñ, sell 'benn 'r fin a yac'heent** : Et lorsqu'on les laissait, ça commençait à produire une inflammation, on mettait alors donc du saindoux dessus pour qu'elles se referment, donc au final elles guérissaient (les bêtes) *(Skrigneg)*

**YAC'HUS / YÈC'HUS** ['(j/ɟ)aɦyz-s] ['jèɦyz-s] : [***yac'hus*** 1732] ad. ; Sain (-e) / Bon pour la santé

**An dra-he oa yac'hussoc'h** [ɟa'ɦysɔx-h] : C'était plus sain *(Berrien)* ; **Oh ya, gwech-all oa ar boued yac'hus, oh ya 'ha !** : Oh oui, autrefois la nourriture était saine, oh oui ma foi ! *(Skrigneg)* ; **An dra-s(e) zo boued mad ha yec'hus war ar marc'had** : Ça c'est de la bonne nourriture et saine par-dessus le marcher *(Kleden)* ; **Braw oa ha tomm vije 'è ! Ha net, me lar dit ! Ha c'hwezh vad ! An dra-he oa yac'hus !** : C'était beau et également chaud ! Et je peux te dire que c'était propre ! Et une bonne odeur ! C'était sain ! *(Skrigneg)*

**YALC'H** [(j/ɟ)alx-h] : [***yalch*** 1499] n.m. (pl. **-ou** ['(j/ɟ)alhu]) ; Bourse

**Dalc'h un tamm gwerzh-putun ba e yalc'h da gaoud un neubeud gwenneien** : Garder un peu de pourboire dans sa bourse pour avoir un peu de sous *(Plouïe)* ; **Ma yalc'h** [mə'ɟa(:)lh] **hag ho yalc'h** [o'ca(:)lh] : Ma bourse et votre bourse *(Berrien)*

**YALC'HAD** ['(j/ɟ)alhəd-t] : [***jalhad*** 1700] n.m. (pl. **yalc'hajou** [(j/ɟ)al'hɑ:ʒu]) ; Bourse (remplie) de / Contenu d'une bourse

**Hag a na rôet daoñ ur yalc'had-arc'hant ahe da vagañ ar paotr beteg e seizh 'la** : Et il lui donna là une bourse remplie d'argent pour nourrir le garçon jusqu'à ses sept ans *(Berrien)* ; **Bremañ 'h an da reiñ ur yalc'had-all dec'h** : Je vais maintenant vous donner une autre bourse *(Berrien)* ; **Ma, rôet oa ur yalc'had-all daoñ** : Ba, on lui donna une autre bourse *(Berrien)*

**YANN** [(j/ɟ)ɑ̃n] : [***Iahann*** 1530 ; ***Yan*** 1732] prénom ; Jean

- **Yann (ar) Gok** [ɟɑ̃n(ə)gog-k] : Toto *(Plouïe)*
- **Yann mil vicher** : péj. Un touche à tout (Yann aux mille métiers) ; **Yann mil vicher, an hini a ra toud ar micheriou ha heñi mad e-bed** : Un touche à tout, celui qui fait plein de métiers mais aucun bon métier *(Plouïe)*
- **Yann-Seiteg !** : Petit diablotin ! ; **Heñ n'é kime(d) ur Yann-Seiteg** [jɑ̃n'zɛjteg-k] **!** : Ce n'est qu'un petit diablotin ! *(Plonee)* ; **Me(d) lod oa re-fin 'è 'vi(d) kemer(ed) ar re-all 'vi(d) Yann-Seiteg ha laka(d) 'nê d'o(be)r beb-sort traou toud !** : Mais certains c'étaient aussi des futés pour faire prendre les autres pour des diablotins et leur faire faire tout sorte de choses ! *(Plonee)*

**YAR** [(j/ɟ)ɑ:r] : [vx. br. ***iár***] n.f. (pl. **yir** [(j/ɟ)i:r] **yér** [(j/ɟ)e:r]) ; Poule / Volaille

**Ya, diw yar** [jɑ:r] **pet(r)a !** : Oui, deux poules quoi ! *(Sant-Wazheg)* ; **O lakad he c'hala-goñ (e)ma ar yar** [jɑ:r] : La poule fait sa mue *(Plouïe)* ; **Ar yar zo (o) toiñ** : La poule est en train de pondre *(Lannedern)* ; **Hemañ zo é tiskrapad evel ar yar** : Il travaille n'importe comment (mot-à-mot : Il s'agite comme la poule) *(Plouïe)* ; **Dibleuñ(v)iñ ra ar yar gozh** : La vieille poule se déplume *(Poullaouen)* ; **Ur c'hlud-yir** [ɔrhlyd'ɟi:r] **oa devet amañ ba-kichenn matresse** : Il y avait peut-être bien un poulailler qui avait brûlé ici à proximité *(Plouïe)* ; **Ya, 'vel ar yir neus askellou 'è, houzoh walc'h** : Oui, comme les poules qui ont aussi des ailes, vous savez bien *(Skrigneg)* ; **Me(d) ar yir a oar koach o vïou – Oh ya ! Goûd a houzont sur !** : Mais les poules savent cacher leurs œufs – Oh oui ! Certainement qu'elles le savent ! *(Skrigneg)* ; **Vé prest d'ond da lak i vis ba rewr ur yar da wel 'hann vé vi gati !** : Il est prêt à aller mettre son doigt dans le cul d'une poule pour voir si elle a un œuf ! *(Skrigneg)* ; **Ar yir kozh vïe poêt ba'r soubenn mo(d)-se hag un tamm blas rà** : Les vieilles poules que l'on cuisait comme ça dans la soupe et ça donne un peu de goût *(Laz)* ; **Ha pé oa deut Yann en-dro ga e yar, (a-)benn-neuhe oa lapouss e-bed kin** : Et lorsque Yann revint munis de sa poule, il n'y avait pour-lors plus aucun poussin *(Landelo)* ; **Hemañ oa vaet da gerc'had ur vi dô(e)t ga'r yar ba tu-ell ar stêr** : Il était allé chercher un œuf pondu par la poule de l'autre côté de la rivière *(Kleden)* ; **Kass ar c'hilhog hag ar yér** [je:r] **d'o c'hlud** : Envoyer le coq et les poules à leur perchoir *(Ar Fouillez)* ; **Pleuñet neus ar c'hog ar yar :** Le coq est monté sur la poule *(Plouïe)* ; **Lak a ree un tamm gwinizh (iv)e (e)vid kaoud boued da roiñ d'i yir** [ɟi:r] : Il mettait aussi un peu de blé pour avoir de la nourriture pour ses poules *(An Uhelgoat)* ; **Ar yer** [ɟe:r] **zo 'h ober o hèrou** : Les poules font leur mue *(Berrien)* ; **Aet ar yar ga'r lou(a)rn** : Le renard a pris la poule *(Plouïe)* ; **N'es ket da dap ar vïou ahe ! Ar yar zo o sklokal ahe** : Ne va pas prendre les œufs là ! La poule glousse là *(Landelo)* ; **É c'hlochad (e)ma ar yar ene** : Là la poule glousse (en couvant) *(Lannedern)* ; **Ah yér (o) haloupad, en liberte !** : Ah des poules qui courent, en liberté ! *(Berrien)* ; **Me ouïe la'o ur lapin, la'o ur yar...** : Je savais tuer un lapin, une poule... *(Sant-Wazheg)* ; **Ahe so deuet ur yar 'ha ! Me lar dit 'n-ur haloup d'i gaoud ! Ha hañw, deuh i veg a ree i vuzhugenn dèi** : Là il est venu une poule ma foi ! Je peux te dire en courant pour le trouver ! Et lui, de son bec il lui donnait le ver de terre *(Skrigneg)* ; **Med ma'hat n'eus ket bet yir dalc'h-mad, añse ar re-he oa dow** : Mais il n'y a probablement pas toujours eu des poules, ils étaient par conséquent deux *(Ponvel)* ; **Med n'eus kemeton ma-hun ar mod-se hag ar rest vé rôet d'ar yir goude** : Mais il n'y a que moi seule comme ça et le restant est donné aux poules après *(Skrigneg)* ; **Grilhajet da lesk ar yer d'ond maes** : Grillagé pour laisser les poules aller dehors *(Kergloff)* ; **Ar yér gwech-all, beñ ba'r c'hêriou 'vel Gwashaleg 'vel partoud, ar yér oa liberte !** : Autrefois les poules, ben dans les villages comme Goassalec comme partout, les poules étaient en liberté ! *(Berrien)* ; **Kar ar yir welont ket sklêr ga'n erc'h** : Car les poules ne voient pas clair à cause de la neige *(Karnod)* ; **Daoust ha-hañw (e)ma i blass d'ond da wel 'hañw neus doret ar yar ?!** : Est-ce que c'est sa place d'aller voir si les poules ont pondu ?! *(Skrigneg)* ; **Ar yir vé kouchet 'è, ya-ya, ar re vé ur c'houchad, pugur sterd é ar yir pa 'h eer tal o c'hichenn** : Les poules sont aussi entassées, oui-oui, elles sont en équipe, puisqu'elles sont serrées lorsqu'on va à côté d'elles *(Skrigneg)* ; **Paotred finnoc'h 'vi(d) ar re-all, ar savantennou, ar re-he oar pet(r)a zo ba rèr ar yar a-raog né dôet !** : Des gars plus futés que les autres, les pédants, ils savent ce qu'il y a au cul de la poule avant qu'elle n'ait pondue ! *(Plouïe)* ; **So gwraet un toull bras ba'r varrikenn hag a'h ar yir barzh, med n'eus ket emm da lak anê barzh ! O-hun 'h agn !** : On a fait un grand trou dans la barrique et les poules vont dedans, mais il n'y a pas besoin de les y mettre ! Elles y vont toute seule ! *(Skrigneg)* ; **'Vid taped 'nê on bet 'haloupad 'è, me(d) n'é ket ken braw-s(e) tap(ed) ur yar, me(d) ar re-h(e) vïe liberte 'benn-neuhe, partoud ah(e) !** : Je suis aussi allé courir pour les attraper, mais ce n'est si facile que ça d'attraper une poule, mais elles étaient pour-lors en liberté, là partout ! *(Laz)*

- **Abatouar-yir** : Abattoir de volailles ; **Ha heñ zo bet 'labour(a)d ba'n abatouar-yir justamant ! Ar re-h(e) vé lakeet ga ur chad(e)nn, c'hwi reeh kime(d) stag(añ) ar re-s(e), ar re-h(e) bassee ba un tamm ribil, gou(de)-se o goûg jomeè war-lerc'h** : Et il a justement été travaillé en abattoir de volailles ! On les met avec une chaîne, vous ne faites que les attacher, elles passaient dans un boyau, ensuite leur cou restait derrière *(Laz)*
- **Kaoc'h-yir** : Fiente de poule ; **Ya, beñ toud an traou oa mad da werzhañ gwich-all, memes ar c'haoc'h-yir !** : Oui, ben autrefois tout était bon à vendre, même la fiente de poule ! *(Skrigneg)*
- **Kig-yir** : De la viande de volaille ; **Kig-yir** [kig'ɟi:r] **ha gwin mad ha kement sort oa toud** : De la viande de volaille et du bon vin, il y avait de tout *(An Uhelgoat)* ; **Me ga(v)on ket mad ar c'hig-yir (aha)non !** : Je n'aime pas la viande de volailles ! *(Plonee)*
- **Neizhou-yér** : Nids de poule ; **Toullet neizhou-yér barzh ar lor-zi douar** : Des nids de poule formés sur le sol de terre battue *(Poullaouen)*
- **Pate-yir** : Pâté de volaille ; **Ha' res pate ? Pate-yir, nann ? N'eus ket voien d'o(be)r ?** : Et tu fais du pâté ? Du pâté de volaille, non ? Y a pas moyen de faire ? *(Plouïe)*
- **Soubenn-yir** : Soupe de poule ; **Soubenn-yir vé gwraet 'e** : On fait aussi de la soupe de poule *(Laz)*
- **Teil-yer / Teil-yir** [tɛj'je:r] [tɛj'ɟe:r] [tɛj'ji:r] [tɛj'ɟi:r] : (du) Fumier de poule
- **Ur bleunenn-yar** : Une plume de poule

**YAR-GLOCHÉRES** [(j/ɟ)ɑ:rglɔ'ʃe:r(ə)z-s] : [***yar clocheres*** 1633] n.f. ; Poule glousseuse

**Yar-glochéres ! A-wechou 'vel vïe ket vïou gate, ar re-h(e) jome dan o loch ah(e) ! Ha doïñ ragn ket 'è ha 'benn-neuhe ouïemp mond** : Poule glousseuse ! Parfois comme elles n'avaient pas d'œuf, elles restaient là sous leur hutte ! Et elles ne pondaient pas non-plus, nous avions pour-lors l'habitude d'aller (prendre la poule) *(Laz)* ; **Ar re-h(e) yê di da zoiñ ba ur harzh benneket neuh(e) ! Yar-glochéres, ar c'hentañ vïe gwel(e)t neuhe teue un tor(a)d lapoussed-bihen maes, ale ! Hag an traou gontinüe...** : Elles y allaient alors pour pondre dans une haie quelconque ! Poule glousseuse, alors la première qu'on voyait, il en sortait une couvée de poussins, allez ! Et ça continuait... *(Laz)*

**YEC'HED** ['(j/ɟ)e:hɛd-t] : [vx. br. ***iechuit*** ; ***yechet*** 1499] n.m. ; Santé

**Ale ! Yec'hed mad dec'h !** : Allez ! Bonne santé à vous ! *(Skrigneg)* ; **Tud tress(et)-fall, tud ga un neubeud yec'hed** : Des gens qui ont mauvaise mine, des gens ayant peu de santé *(Kleden)* ; **Blavezh mad a souetan dec'h, yec'hed ha prosperite hag ar barados ba fin ho puhe** : Je vous souhaite une bonne année, santé et prospérité, et le paradis à la fin de votre vie ; **Labouriou noasus d'ar yec'hed** ['je:hɛd-t] : Des travaux nuisibles à la santé *(Poullaouen)* ; **Houzh na rekuperet a-peu-prè pe(va)r-u(ge)nt war-c'hant deus hi yec'hed ha deus hi kapassite** : Elle avait récupéré à-peu-près quatre-vingts pour-cent de sa santé et de sa force physique *(Kleden)* ; **Hag an dra-s(e) oa un tamm yec'hed ba'n ti, kaoud mel, ma peus c'hoant** : C'était un peu de santé dans la maison, d'avoir du miel, si tu veux *(Kleden)* ; **An dra-s(e) oa, ba'r c'hampagn ur benvidig(e)zh, kaoud mel ba un ti, ur sin yec'hed ma peus c'hoant** : Ça c'était, à la campagne une richesse, avoir du miel dans une maison, un signe de santé si tu veux *(Kleden)* ; **Geo ! Kontant walc'h vïen, med ma ket kalz yec'hed !** : Si ! J'aurais été d'accord, mais je n'avais beaucoup de santé ! *(Karnod)* ; **Yec'hed mad demp ha chañs demp d'o(be)r ar mo(d)-se 'benn ar bla c'hoazh !** : Bonne santé pour nous et que nous ayons la chance de faire de même pour encore un an ! *(Skrigneg)* ; **Neus ket kalz yec'hed 'naoñ, me(d) heñ 'h ey pell memes-tra !** : Il n'a pas beaucoup de santé, mais il vivra longtemps quand-même *(Kleden)*

- **Problem-yec'hed** : Problème de santé ; **Med ahe ma leusket dam ma bet ur problem-yec'hed** : Mais là j'ai laissé, car j'eus un problème de santé *(Kallag)*

**YEDAL / GEDAL** ['(j/ɟ)e:dəl] ['(c/g)e:dəl] : [***guedaff*** 1499 ; ***guedal*** 1659] vb. ; Épier / Espionner / Être à l'affût / Guetter / Surveiller

**Yedal** ['je:dəl] **ar yer da hond da zoiñ** : Surveiller les poules pour savoir où elles vont aller pondre *(Plouïe)* ; **Kàer pé yedal** ['ce:dəl] **an dud** : Tu as beau épier les gens *(Berrien)* ; **(E)vel ur làer, ar sparfell moan é hedal** : Comme un voleur, le mince épervier guettant *(Poullaouen)* ; **Ràet so ur garg din : Yedal ar fakteur !** : On m'a donné une charge : Guetter le facteur ! *(Poullaouen)* ; **Hemañ fell daoñ goûd toud heb lar nintra, hemañ zo o yedal** ['je:dəl] **an dud** : Il faut qu'il sache tout sans rien dire, il écoute les gens sans qu'on sache qu'il le fait *(Plouïe)* ; **Heñ vé bord ar rinierou à yedal ar pesked ha ga i hoûg hir** : Il est au bord des rivières à guetter les poissons, avec son long cou (héron) *(Skrigneg)* ; **Kar ar re ranke mond pell ga'n heñchou-treus hag ar gwinojennou, e-beñ na c'hoazh da toud ar re-he da yedal** ['je:dəl] **!** : Car ceux qui avaient de la distance à faire par les chemins de traverse et les sentiers, eh ben il leur fallait tous être à l'affût ! *(An Uhelgoat)* ; **Ha pa vé ar gôed 'turgnad, ar vou(a)lc'h a oar ! Houzh a vé é yedal da wel hag-eñw n'o ket diskar(e)t buzhig war-gourr(e) an douar chit(et) en(e) hag ar mod-se dé boued** : Et lorsque les taupes remuent la terre, le merle sait ! Il attend pour voir si des vers de terres ne seront pas remontés à la surface, jetés là, il a ainsi de la nourriture *(Skrigneg)*

**YELL** [(j/ɟ)ɛl] : [***guell*** 1531 ; ***yell*** 1935] ad. ; Brun (-e) / À maturité (noix, châtaignes...) / fig. Affaibli (-e) / Qui a perdu de son panache

**Un dèn yell** [ɟɛl] : Une personne affaiblie *(Plouïe)* ; **Erro é yell** [ɟɛl] : Il a perdu de son panache *(Plouïe)* ; **Kraoñ yell** [ɟɛl]**, p(é) é yell ar c'hraoñ é aw ar c'hraoñ** : Des noix brunes, lorsque les noix sont brunes c'est qu'elles sont mûres *(Plouïe)* ; **Heñw hall daoñ bi braw ha yell** [jɛl]**, kar hezh neus passeet ba ur sil** : Il peut bien être beau et mûr, car il est passé dans un filtre *(Sant-Hern)* ; **E(rr)o oa-ñw yell !** : Il est à point ! (saoul) *(Plouïe)*

**YÉN / YIN** [(j/ɟ)e:n] [(j/ɟ)i:n] : [***yen*** 1499] ad. ; Froid(e)

**Ar yinnañ vije oa ar gwellañ !** : Le plus froid possible était le mieux ! *(Skrigneg)* ; **Pé vé an erc'h war an douar, vé yin** [ji:n] **!** : Lorsqu'il y a de la neige sur le sol, il fait froid ! *(Lokarn)* ; **N'é ket kustum deus an amzer yin** [ji:n] : Elle n'est pas habituée au temps froid *(Plouïe)* ; **Da-beked brem(añ) oa yén** [je:n] **memes-tra !** : C'était quand-même froid jusqu'à maintenant ! *(Ponvel)* ; **(Re) yin** [re'ɟi:n] **é an a(v)el** : Le vent est (trop) froid *(Plouïe)* ; **Houzh zo ur plac'h yin** [ji:n] : C'est une femme frigide *(Plouïe)* ; **Yén** [je:n] **oa, teñval an amzer ba'r foar ba Uhelgoat !** : Il faisait froid, le temps était sombre à la foire d'Uhelgoat ! *(An Uhelgoat)* ; **Me(d) ar reñ-h(e) oagn ket yin 'è hañ !** : Mais ils n'étaient pas froids non-plus hein ! (pantalons) *(Kareis)* ; **Ya, deus an dra-he meus joñj, dour yin** [ɟi:n] **ahe** : Oui, je me rappelle de ça, de l'eau froide là *(Plouïe)* ; **Pé tàè 'n a(v)el deus an *nord-ouest* ahe gis-s(e) ga yin ha glaw, erc'h wechou** : Lorsque le vent venait là du nord-ouest accompagné du froid et de la pluie, parfois de la neige *(Kleden)* ; **An a'el-suilh, (a)n dra-he oa un a(v)el ha' oa sec'h ha yin** [ji:n] **!** : Le vent roussissant, c'était un vent qui était sec et froid ! *(Kergloff)* ; **Yinnoc'h an amzer ha chomet é, neus ket cheñchet, an douar zo falloc'h ato 'ha !** : Le temps plus froid et c'est resté, il n'a pas changé, la terre est toujours plus mauvaise ma foi ! *(Lannedern)* ; **Fenoñs é yin dïannañ ! Se zo kaos meus emm mond da 'n-om dommañ maes !** : En tout cas il fait froid aujourd'hui ! C'est la raison pour laquelle j'ai besoin d'aller me réchauffer dehors ! *(Skrigneg)* ; **Tomm pe yin : Ar boutou-lèr ha fichet mem-mod 'vel ma vïe deut an hañw, gou(de) oa ar goañw...** : Chaud ou froid : Les souliers et parés de la même manière que ce fut l'été, que ce fut l'hiver... *(Plonee)* ; **Ka(v)oud gwelloc'h dond ba korn ar c'houj (e)vid mond ba'n amzer yin** [ji:n]**, chimudig é** : Préférer aller au coin de la cheminée que par le temps froid, il est frileux *(Laz)* ; **Yin** [ɟi:n] **é** : Il fait froid *(Lannedern)* ; **Ur mis so tost amañ, ahe é bet yin, sete pé vé yin an amzer 'ha beñ teuont ket maes ar mod-se 'è** : Il y a proche d'un mois de ça, là il a fait froid, donc quand le temps est froid ben ils ne sortent pas comme ça non-plus *(Skrigneg)* ; **Me zo ba ur sekteur am(añ)-hi-m(añ) hag a zo yin walc'h hañ !** : Je suis dans un secteur ici-même qui est relativement froid hein ! *(Skrigneg)* ; **Oh vouhhh ! Yin é, med yin é ! Med red é din tommañ ma doworn, kar skorned eint !** : Oh vouhhh ! Il fait froid, mais il fait froid ! Il faut que je me réchauffe les mains, car elles sont glacées ! *(Skrigneg)* ; **Vïe ket yin, ba enne vïe ket yin 'è ! Ar re-h(e) oa klos mad ha red vïe klosañ mad ha tro-war-dro** : Il ne faisait pas froid, dedans il ne faisait pas froid non-plus ! Ils étaient bien clos et il fallait bien les enclore tout autour *(An Uhelgoat)*

- **Be yin dèoñ** : Avoir froid ; **Oyow hemañ é yin** [ɟi:n] **dèoñ** : Oh là il a froid *(Plouïe)*
- **Gad amzer yin** : Par temps froid ; **Mouss oain (é) labourad ba'r parkeier ga ma zad gad amzer yin** [ji:n] : J'étais apprenti travaillant dans les champs avec mon père par temps froid *(An Uhelgoat)*
- **Kaoud yin** : Avoir froid ; **Ha chimudig zo un' ha' nev yin** [ji:n] **ato, meñ é un tammig chimudig i'e** : Ah « **chimudig** » c'est quelqu'un qui a toujours froid, je suis moi aussi un petit peu frileux *(Laz)*
- **Yin brass** : Extrêmement froid (-e) ; **'Benn vé yin brass** : Lorsqu'il fait extrêmement froid *(Laz)*
- **Yen-du** : Extrêmement froid (-e) / Glacial (-e) ; **Yen-du** [ɟen'dy:] **é maes !** : Il fait extrêmement froid dehors ! *(Lokmarïa)* ; **Oh ! Yin-du é ! Prest é an nen da ridañ ga'r riw !** : Oh ! C'est glacial ! On est prêt à transir de froid ! *(Skrigneg)*
- **Yin-maleürus / Yén-maleürus** : Extrêmement froid(e) ; **Yin-maleürus** ['ji:n-ma'lɛ:rəz-s] **oa bet an amzer** : Le temps fut extrêmement froid *(Skrigneg)*

**YÉNAÑ / YINAÑ** ['(j/ɟ)e:nə] ['(j/ɟ)i:nə] : [***yenaff*** 1530] vb. ; (se) Refroidir (cf. **DISTANAÑ**)

**C'hweo war e soubenn da lakad (a)nèi da yénañ** ['ɟe:nə] : Souffler sur la soupe pour la faire refroidir *(Lannedern)* ; **Pudur ar c'hoaien, 'n-ur yinañ, a'h ee tew ha teue toud war-gourr(e) ar laezh** : Puisque la crème, en refroidissant, s'épaississait et remontait à la surface du lait *(Skrigneg)* **Vije leusket pad an nos da yin(añ) un tamm hag an de war-lerc'h neuhe vije troc'het in tammou bihen ahe** : On le laissait pensant la nuit refroidir un peu et alors le lendemain on le coupait en petits bouts là *(Skrigneg)* ; **Ha pa vije deut ar pato barzh, war-hourr(e) an dour, neu'n 'h aretes lakad hor(e)n ha leusket 'naoñ da virviñ un tamm ha dennes 'naoñ goude 'ziwar an tan ha leuskes 'naoñ da yinañ raog taol 'naoñ war ar c'hig** : Et lorsque les patates étaient remontées à la surface de l'eau, alors tu arrêtais de mettre du sel et on laissait bouillir un peu, on le tirait du feu et on le laissait refroidir avant de le déverser sur la viande *(Kallag)*

**YENIJENN / YENÏENN / YINIJENN** [je'ni:(ʒ)ən] [(j/ɟ)i'ni:ʒən] : [***ienigen*** 1659] n.f. ; Froid (le) / Froidure

**Deut é ar yenïenn vras** : C'est le grand froid *(Berrien)* ; **Med me lak ur gouel war'nê, hete ar mo(d)-s(e) an dra-he espern (a)nè deuh ar yinijenn !** : Mais je mets un voile sur eux, ainsi donc ça les protège du froid ! *(Skrigneg)*

**YENN** [(j/ɟ)ɛn] : [vx. br. ***genn*** ; ***yænn*** 1744] n.f. (pl. **-ou** ['jɛnu] ['ɟɛnu]) ; Coin (outil) / Clavette (pièce du pressoir)

**Un ibil, un tamm hou(a)rn 'vel ur yenn** [jɛn] : Une cheville, un bout de métal comme un coin *(Kareis)* ; **Frankaad ar faout ga yennou** ['jɛnu] **haleg** : Élargir la fente avec des coins en saule *(An Uhelgoat)* ; **Ar maout ziskennè, 'n-or droiñ 'naoñ ma visè c'hoant, vis(e) diskennet heñw pé sterdèh. Dé sterdañ d'o(be)r ar jistr oa ur varrenn-hou(a)rn hag as(e) oa ur c'hlikè ha hezh dapè ur c'hrañ be-vech, am(añ) oa ur rod ha oa toullou barzh enni hag ar yennou 'h ee un' ba'n toull be-vech** : Le mouton descendait, en le tournant au besoin, on le descendait quand vous serriez. Il y avait, pour le serrer afin de faire du cidre, une barre de fer et là un cliquet qui prenait chaque fois le cran, il y avait ici une roue avec des trous (un écrou) et les clavettes, les clavettes allant chacune dans le trou à chaque fois *(Kareis)*

- **(E)tre an orz hag ar yenn** : Entre la vie et la mort (m-à-m : Entre la masse et le coin) ; **Hezh so e(rr)o (e)tre an orz hag ar yenn** : Il est entre la vie et la mort *(Karais)*

**YENNAÑ** ['(j/ɟ)ɛna] ['jena] : [***guenna*** 1659] vb. ; Coincer

**YEO / YAO / EO / WEO / GEO / BEO** [jɛw] [jaw] [jow] [ɛw] [wɛw] [gɛw] [bɛw] : interj. ; Si !

**Yao** [jaw] **'vat !** : Si alors ! *(Landelo)* ; **Ah yeo** [jɛw] **yeo ! Me renk mond ma-hun, me meus ur gomissïon !** : Ah si-si ! Je dois y aller moi-même, j'ai une commission ! *(Plonee)* ; **Yao** [jow] **! Ma vé o zud 'chikour 'nê ! 'H o(be)r ar labour ba o vlass !** : Si ! Si leurs parents les aident ! Faire le travail à leur place ! *(Lannedern)* ; **Yeo !** [jɛw] **Go(r)tos (e)ta bremañ (e)mon (é) hond da lar dit neuhe** : Si ! Attends donc maintenant je vais donc te le dire *(Plouïe)* ; **Oh eo** [ɛw] **! Kalz a draou zo voien da lared ahe his-se sur 'ha** : Oh si tiens ! Il y a plein de chose à dire là sûrement *(Plouïe)* ; **Yao-yao-yao ! Ahe (e)ma renket dond !** : Si-si-si ! C'est là qu'il faut venir ! *(Plonee)* ; **Eo, ar re-he zo loustoni !** Si, ce sont des saletés ! *(Plouïe)* ; **Oh weo** [wɛw] **! (A-)benn bremañ heus un tamm naon, un tamm gout da zibiñ !** : Oh si ! Pour maintenant tu as un peu faim, un peu d'appétit pour manger ! *(Berrien)* ; **Eo !** [ɛw] **Da zigentañ vijent ba'r yêr** : Si ! Au départ ils étaient à la maison *(Skrigneg)* ; **Eo-eo ! D(a)maï ema prest ar pred** [pre:d-t] : Si-si ! Tout à l'heure le repas sera prêt *(Berrien)* ; **N'é ket me ar mest(r) ? – Goc'h** [gɔx-h] **!** : Ce n'est pas moi le maître ? – Si (vous l'êtes) *(Kergrist)* ; **N'eus ket pato kin ? – Geus** [gøz-s] **!** : Il n'y a plus de patates ? – Si (il y en a) *(Kergrist)* ; **N'oc'h ket prest ? – Gon** [gɔ̃n] **!** : Vous n'êtes pas prêt ? – Si (je suis prêt) *(Kergrist)* ; **Med yeo** [jɛw] **! Ma dad, an traou zo mad toud !** : Mais si ! Mon père, tout va bien ! *(Sant-Hern)* ; **Me(d) boñ, geo** [gɛw] **!** : Mais bon, si ! *(Kalaner)* ; **Eo gast !** : Putain si ! *(Plouïe)* ; **Yao, yao yao lar vo gwraet !!** : Si, si-si qu'on va le faire !! *(Landelo)* ; **Beñ yao ! Ha voa amañ an hanter deuh ar ferm amañ** : Ben si ! Et ici il y avait la moitié de la ferme *(Sant-Wazheg)* ; **Yao-yao** : Si-si *(Kolloreg)* ; **Eo ! Da Bluskelleg (a-)benn dissul** : Si ! À Plusquellec dimanche prochain *(Karnod)* ; **Geo, Geo** : Si, Si *(Lokarn)* ; **Ah yeo gast ! Hezh oa ar preñsipal** : Ah si putain ! C'était le principal *(Kleden)* ; **Yeo ! An dra-s(e) v(o)a (e)vid 'ho(be)r bar(a)** : Si ! C'était pour faire du pain *(Pleiben)* ; **Oh yao sur ! Se peus klêt…** : Oh si certainement ! Ça t'as entendu… *(Ponvel)* ; **Beo ! Soubenn-laezh vise gwraet bemd(e) ! Ha soubenn-rouset** : Si ! On faisait de la soupe au lait tous les jours ! Et de la soupe à l'ognon *(Poullaouen)* ; **Yao ! Mêrl vise 'è** : Si ! Il y avait aussi du maërl *(Kergloff)* ; **Geo ! Kontant walc'h vïen, med ma ket kalz yec'hed !** : Si ! J'aurais été d'accord, mais je n'avais beaucoup de santé ! *(Karnod)* ; **Oh geus a'ha ! Kalz a re-all c'hoazh** : Oh si ma foi ! Beaucoup d'autres encore *(Skrigneg)* ; **Daon goa sur ! Goull(e)t oa digantoñ p(a) oa e(rr)i ba'r yêr** : Mais si certainement ! On lui avait demandé lorsqu'il arriva à la maison *(Skrigneg)*

➢ **Oao** [waw] **!** : Si (Réponse à **oa ket ?**) *(Berrien)*

**YEOT / GEOT** [(j/ɟ/g)ɛwt] : [vx. br. ***guelt*** ; ***geaut*** 1499 ; ***gueol*** 1659 ; ***yéaut, yaut*** 1732] coll. (sing. **-enn** ['(j/ɟ/g)ɛwtən] *brin d'herbe* sing. pl. **-ennou** [(j/ɟ/g)ɛw'tɛnu]) ; (de l') Herbe

✗ *m. comp.* : ***owr-yeotenn, treus-yeot***

**Ya, daw vise chom da dennañ ar yeot** [ɟɛwt] **hag ar blantennou** : Oui, il fallait rester arracher l'herbe et les plantes *(Plouïe)* ; **Yeot** [ɟɛwt] **da droc'hañ** : De l'herbe à couper *(Plouïe)* ; **Kaseg-Veurzh, houzh a fluske ar yeot** [ɟɛwt] **ba'r parkeier ha ba'r prajeier** : Le vent d'est de Mars rasait l'herbe dans les champs et dans les prés *(Plouïe)* ; **Ha bemde vise red mond da gerc'he(d) yeot** [jɛwt] **heñ !** : Et il fallait tous les jours aller chercher de l'herbe ! *(Karais)* ; **Yeo ! Me(d) red vise dec'h douriñ ar prad a-bred b(l)am da gaoud yeot** : Si ! Mais il vous fallait irriguer le pré tôt afin d'avoir de l'herbe *(Kareis)* ; **Adrame vise re yin an a(v)el vïe ket gouest an natur (ar yeot) da labourad tamm e-bed** : Parce que le vent était trop froid la nature (l'herbe) ne poussait pas du tout *(Plouïe)* ; **Yeot mis-kenver vé debet ga mis-c'hwewrer** : L'herbe de janvier est brûlée par le froid de février *(An Uhelgoat)* ; **Hag a'h eent da glask yeot** [ɟɛwt] **d'ar c'hoat bemde** : Et ils allaient tous les jours au bois chercher de l'herbe *(Berrien)* ; **Po keme lared dê o(be)r tijan diwar ar yeotenn** ['ɟɛwtən] **peus ka(v)et ah(e) his-se** : Tu n'auras qu'à leur dire de faire une tisane de l'herbe que tu as trouvée ici-même *(Berrien)* ; **Ur yeotenn fin ah(e) gis-se, n'é ket braw troc'h(iñ) 'nèi ga'r falz** : Une herbe fine comme ça, ce n'est pas facile de la couper à la faucille *(Laz)* ; **Ha vije gwelloc'h dê 'vi(d) lann toud 'è p(a) vije un tamm yeot da-heul** : Et c'était meilleur pour eux que tout d'ajonc lorsqu'il y avait un peu d'herbe en plus *(Skrigneg)* ; **Pugur ma vise laket re vras ba-lec'h oa yeot** [ɟɛwt] **ha surtoud treus-yeot ahe his-se** : Puisque si l'on rendait trop grand là où il y avait de l'herbe et surtout du chiendent comme ça *(Plouïe)* ; **Fleñch é yeotenn** ['ɟɛwtən] **Menez Are** : Le petit carex c'est l'herbe des Monts d'Arrée *(Plouïe)* ; **'H eemp dé gomañs troc'hañ yeot ha wechou vis(e) glas heñ ! Vïolet** : Nous partions commencer à couper l'herbe et parfois elle était bleue hein ! Violette *(Kergloff)* ; **Pe pé vé hadet yeot petramed un dra bennaket ha' vé ka(v)et, 'n heñi na gallet diwan** : Ou lorsqu'on sème de l'herbe ou-bien quelque chose qu'on trouvait, celui qui avait pu germer *(Speied)* ; **Med ma vé laket re greñw, neuhe a lah ar yeot ! Neuhe a ra un efed-all mod-all** : Mais si on le rend trop fort, alors il tue l'herbe ! Ça fait alors un autre effet, différemment *(Skrigneg)* ; **Ba ma jerdin n'eus ket ur yeotenn e-barzh !** : Dans mon jardin il n'y pas un brin d'herbe ! *(Skrigneg)* ; **Ur prad mad, d'ar mar(e)-se oa ur prad ha' oa voien da lak kalz dour ba'naoñ (e)vi(d) kaoud yeot** : Un bon pré, à cette époque il y avait un pré où l'on pouvait mettre beaucoup d'eau pour avoir de l'herbe *(Plouïe)* ; **Foenn-bron, oa ket foenn mad, foenn-yeot oa an tamm mat gwelloc'h** : Du foin contenant du jonc, ce n'était pas du bon foin, le foin d'herbe était bien meilleur *(Plouïe)* ; **Yeot pé vije deus ar re-mañ vije da c'hwénn (a)nê, houzoc'h walc'h, kempenn (a)nê** : L'herbe, lorsqu'il y en avait, il fallait la sarcler, vous savez bien, les nettoyer *(Plouïe)* ; **Hag vïe ledet an dilhad war ar geot** : Et on étalait le linge sur l'herbe *(Plonee)* ; **Troiñ an douar da vreino, pass gwal don, dechomiñ just didan ar yeot** : Défricher la terre, pas très profondément, déchaumer juste sous l'herbe *(Ponvel)* ; **Gwech-ell vise troc'het yeot da reiñ d'ar saout ! Ga'r va(l)c'h vise troc'het** : Autrefois on coupait de l'herbe pour donner aux vaches ! On coupait à la faux *(Kareis)* ; **An hesk oa ur yeotenn, ya me meus ur blantenn meus ahe ha' zo just 'vel hesk hag ar re-s(e) ma dapeh 'nê, ar re-s(e) oa rust-rust ha nis(e) troc'het ho pis dac'h !** : La laîche était une herbe, oui j'ai là une plante qui juste comme de la laîche et si tu la prenais, elle était très rude et vous coupait le doigt ! *(Ponvel)* ; **Wichou vije mesket yeot mesk ar lann wechou** : Parfois on mélangeait de l'herbe à l'ajonc *(Plourac'h)* ; **An dra-he dreuse ket, jome an dour, me(d) dre-hiramzer ar yeot a teu da hoñlo war ar poull** : Ça ne traversait pas, l'eau restait, mais à la longue l'herbe vient recouvrir la mare *(Brennilis)* ; **Eh ya ! C'hwi peus les(ket) an dour ba'r prad ah(e) ! Se zo kaos c'hwi peus yeot ! Me(d) me meus ket kalz ba ma hañi !** : Eh oui ! Toi t'as laissé l'eau là dans la prairie ! C'est pourquoi tu as de l'herbe ! Mais moi je n'en ai pas beaucoup dans la mienne ! *(Kareis)* ; **Ar yeot-hezh oa treutoc'h 'vi(d) ar yeot dru oa ba-lec'h ar prad oa blotoc'h, surtoud ba'n ne(ve)-amzer vis(e) yeot glas ba'r prajeier** : Son herbe était plus desséchée que l'herbe grasse qu'il y avait là où le pré était plus mou, c'était surtout au printemps qu'il y avait de l'herbe verte dans les prés

*(Kleden)* ; **Yeot da-heul ar plous hag ar voenn, pugur ar voenn hag ar plous oa sec'h, set' ar pezh é a vije rôet dê un tamm yeot pe un tamm melchen** : De l'herbe à la suite de la paille et du foin, puisque le foin et la paille étaient sèches, ce qu'on leur donnait donc c'était un peu d'herbe et un peu de trèfle *(Plouïe)* ; **Me meus bet gwel(e)t ar saout ar mo(d)-s(e) ba'r prajeier hag a gargè-hè o gov ga yeot dru ha war-lerc'h 'h ee-hè ba bord ar harzh petram ba-bord ar wazh dé glass yeot sec'h** : Moi j'ai vu les vaches comme ça dans les prés qui se remplissaient le ventre d'herbe grasse et elles allaient ensuite au bord du talus ou au bord du ruisseau pour chercher de l'herbe sèche *(Kleden)* ; **Bon, ma tàè-hè ba'n tirien pe un dra menneg, ga(v)è-hè yeot sec'h, med hè oa kaletoc'h 'vid ar yeot blod oa ba'n traoñ, seto wechou ga(v)è-hè mad hezh, pé vis(e) leun o gov ga'r yeot blod** : Bon, si elles venaient dans le sécheron, elles trouvaient de l'herbe sèche, mais elle était plus dure que l'herbe tendre qu'il y avait en bas, elles la trouvaient donc parfois bonne, lorsqu'elles avaient le ventre plein d'herbe tendre *(Kleden)* ; **'H o(be)r gwajou ba'r prajou dé lakad dour d'ond warne dé gaoud yeot ba mis c'hwevrer hag vis(e) troc'het ar yeot ga'r valc'h da zigass(e)d d'ar yêr dé reiñ d'ar saout ha dé lakad ba-tous(k) ar lann, dé bilad lann d'ar c'herseg !** : Et faire des ruisseaux dans les prés pour venir l'eau pour avoir de l'herbe en février et on coupait l'herbe à la faux pour apporter à la maison pour donner aux vaches et pour mettre parmi l'ajonc, pour broyer l'ajonc pour les chevaux ! *(Kergloff)*

- **Falc'h troc'hañ-yeot** : Faux à herbe ; **An heñi-all zo ur falc'h troc'hañ-yeot** : L'autre c'est une faux à herbe *(Berrien)*
- **Gwal yeotenn** : Mauvaise herbe ; **Houzh oa ur gwal yeotenn** ['ɟɛwtən] : C'était une mauvaise herbe *(Plouïe)*

**YEOT-MAOUT** [(j/ɟ)ɛwt'mowt] : coll. ; (de l') Herbe de marais (très dure)

**Nann, yeot sec'h, yeot-maout vise gwraet doc'h hezh, med am(añ) oa ket keme(nt)-s(e) doc'h ar re-s(e) 'è** : Non, de l'herbe sèche, on appelait ça de l'herbe de marais, mais ici il n'y en avait pas tant que ça non-plus *(Kleden)* ; **Med pé vis(e) ket plous walc'h 'h ee an dud gwech-ell dé droc'h(añ) goujil ba'r minïou Sant-Hern ah(e) gis-s(e) hag as(e) oa yeot-maout neu'n, vich(e) kemed an dra-s(e), yeot gwenn** : Mais lorsqu'il n'y avait pas assez de paille, les gens allaient autrefois couper de la litière dans les montagnes de Saint-Hernin là comme ça et il y avait alors là de l'herbe de marais, il n'y avait que ça, une herbe blanche *(Kleden)*

**YEOT-UN-NOSVEZH** [ɟɛwtə'nɔ̃zvəz-s] : n. ; Sorte d'herbe repoussant très rapidement (en une nuit)

**YEUN / YUN** [(j/ɟ)ø:n] [(j/ɟ)y:n] : [***gueun*** XVI[e] ; ***yeun*** 1732] n.f. (pl. **iou** ['(j/ɟ)ønju] ['(j/ɟ)ynju]) ; Marais

**Kaniked so ba'r yun (iv)e** : Il y a aussi des canards dans le marais *(Plonee)* ; **Tennañ mouded ba'n dourbierenn zo kaoud ba'h ar yun ahe, tre war-lerc'h Forhan** : Extraire la tourbe dans la tourbière qui se trouve vers dans le marais, juste après Forhan *(Brennilis)* ; **Un andread, meus joñj, oa ba'r yun 'e ha ar vamm-gozh neus klevet lared vïe bet gwraet ar Youdig deusountoñ** : Je me rappelle aussi d'un endroit dans le marais dont ma grand-mère a entendu dire qu'on l'appelait le Youdig *(Brennilis)*

**YEW** [jew] : [gaul. ***iugo*** ; vx. br. ***iou*** ; ***yeu*** 1499] n.m. ; Joug

**Tap din ar yew da vazhyeviñ an oc'hen** : Prends-moi le joug pour mettre les bœufs au joug *(Karnod)*

**YÔ** [(j/ɟ)o] : interj. ; C'est parti !

**Ha yô an de war-lerc'h** : Et c'est parti pour le lendemain *(Berrien)* ; **Ha yô da bàeron d'ar paotr !** : Et c'est parti comme parrain du garçon ! *(Berrien)* ; **Ha yô war-zu'g Bolazeg** : Et c'est parti direction Bolazeg *(Skrigneg)* ; **Brem(añ) (e)mon ma-hun : Ale yô !** : Maintenant je suis tout seul : Allez en route ! *(Skrigneg)* ; **Set(e) p(a) oa deut an eur d'hond kuit ma lar(et) kenô daoñ ha yô neuhe !** : Donc lorsqu'il fut l'heure de partir je lui dis au revoir, et alors c'est parti ! *(Berrien)* ; **Sete me yô (a)darre !** : Je repartis donc une nouvelle fois ! *(Berrien)* ; **Bremañ ma'hat ne oa ket selled ma ree : Fouet i varc'h ha yô !** : Il est probable que maintenant il ne restait pas regarder : À fond la caisse et c'est parti ! *(Berrien)* ; **Sete hemañ vïe yô ha digoueet ba-ti an otro** : Donc il fut reparti et arriva chez le monsieur *(Landelo)* ; **Boñ ha hemañ, hemañ yô !** : Bon et lui, il repartit ! *(Landelo)*

**YOD / YOUD** [jo:d-t] [(j/ɟ)u:d-t] : [vx. br. ***iot*** ; ***ïout*** 1659] n.m. (pl. **-ou** ['jo:du]) ; Bouillie

✗ *m. comp.* : ***bazh-yod, bis-yod, krog-yod***

**Ha vije gwraet (ne)med patates ha yod** : Et on ne faisait que des patates et de la bouillie *(Ar Fouillez)* ; **(A-)benn ar fin oa strinket toud ar youd maes deuh ar chidour(e)n, oa chom(et) tamm e-bed barzh** : Finalement toute la bouillie avait giclé hors du chaudron, rien n'était resté à l'intérieur *(Plonee)* ; **Ev mïoc'h da gass ar youd** [ju:d-t] **d'an traoñ** : Boire plus pour faire descendre la bouillie *(Skrigneg)* ; **Distrempet é ar youd** [ɟu:d-t] : La bouillie est délayée *(Plouïe)* ; **Ar wech kentañ din kleo kaos deus ar youd-te** : C'est la première fois que j'entends parler de cette bouillie-là *(Lokmarïa)* ; **'Benn-neuhe oa ar vatezh 'h ober youd** : Pour-lors la servante faisait la bouillie *(Plonee)* ; **Pesse mod a ret ho youd c'hwi ?** : Comment faites-vous votre bouillie *(Plonee)* ; **Vïe laket goell gati (e)vid lak anèi da grogo ha goud(e) neuhe vije gwraet youd** : On ajoutait de la présure pour la faire prendre et alors après on faisait la bouillie *(Pleiben)* ; **Med yod n'ounn ket parag vije pasket... 'Vid goûd ha-heñw oa ket re domm ka(s)imant-sur, kar ar yod oa ket emm da baskañ 'nèoñ, med pasket vije 'è** : Mais je ne sais pas pourquoi on prémâchait la bouillie... Très certainement pour savoir si elle n'était pas trop chaude, car il n'était pas nécessaire de prémâcher la bouillie, mais on le faisait *(Skrigneg)* ; **Pa vije delc'het da dreiñ anaoñ 'è hag a hezh 'tevo ene ha na, trankil ! 'Velt ar yodou-all 'è, pass tan re veulz !** : Lorsqu'on continuait également de la touiller, il cuisait là tranquillement ! Comme les autres bouillies aussi, un feu pas trop vif *(Skrigneg)*

- **Kov-youd** : Gros ventre *(Plouïe)*

- **« Mesk ar yod ! Mesk ar yod ! Dibouloutañ ! Dibouloutañ ! Dibouloutañ ! »** : Mélange la bouillie ! Mélange la bouillie ! Ôter les grumeaux ! Ôter les grumeaux ! Ôter les grumeaux ! » (chansonnette pour les enfants) *(Skrigneg)*
- **Youd-arsiled** : Bouillie d'avoine filtrée ; **Bon da zibiñ lein (a-)wichou vïe soubenn-laezh, youd-arsiled** : Bon à dîner nous avions parfois de la soupe au lait, de la bouillie d'avoine *(Lokmarïa)* ; **Vis(e) debet vïou, med d'ar gwener neu'n vis(e) gwraet youd bleud-kerc'h, youd arsiled** : On ne mangeait pas d'œufs, mais alors le vendredi on faisait de la bouillie à la farine d'avoine, de la bouille d'avoine *(Kergloff)* ; **Youd-arsiled vïe gwraet, vïe laket an dra-he war an treber ba'r chidour(e)n ha vïemp toud en-dro d'ar chidour(e)n !** : On faisait de la bouillie d'avoine, on mettait ça sur le trépied dans le chaudron et nous étions tous autour du chaudron ! *(Lokmarïa)* ; **An tam(ou)es, an heñi finnañ-toud v(o)a, an heñi bihannañ gan ar foñs toullou spilhenn, nitra kin, hezh v(o)a (e)vid tamouesañ pé vije gwraet youd-arsiled !** : Le tamis, c'était le plus fin de tous, le plus petit avec le fond en trous d'épingle, que dalle, c'était pour tamiser lorsqu'on faisait de la bouillie d'avoine ! *(Pleiben)* ; **Yè, youd-arsiled, n'é ket tre memes-tra, pé vé youd-siled vé daw mesk (a)nèoñ ha sil (a)nèoñ war un tam(ou)es, ga'r youd-kerc'h vé gwraet, med c'hwi ra (a)naoñ duzhtu heb sil (a)nèoñ** : Oui, « youd-arsiled », ce n'est pas exactement la même chose, lorsque c'est de la « youd-arsiled » il faut la mélanger et la filtrer sur un tamis, on fait avec la bouillie d'avoine, mais vous la faite de suite sans la filtrer *(Sant-Wazheg)*
- **Youd-gwinizh** : Bouillie de froment ; **Youd-arzilet ha youd-gwinizh a vije o-dow** : On avait les deux, la bouillie d'avoine et celle de froment *(Lokmarïa)* ; **'Val'ouar vïe bemde, youd-arziled, nin vise youd-gwinizh deus an noñs ha bar(a)-amann, un tamm kig-sall** : Il y avait des patates tous les jours, de la bouillie d'avoine, nous avions de la bouillie de froment le soir et du pain beurré, un peu de lard *(Lannedern)*
- **Yod-kerc'h** : Bouillie d'avoine ; **Med, c'hwi gav doc'h ganin a vé amzer da silañ youd pé a vé prenet youd-kerc'h ba'r vagasin !** : Mais vous croyez que j'ai le temps de filtrer la bouillie alors qu'on achète la bouillie d'avoine au magasin ! *(Sant-Wazheg)* ; **Ha pep-heni noa droad dé gemer un tammig youd, dé dremp (a)nèoñ ba'n amann ha lip (a)nèoñ ha e(v)o laezh-ribout ga'r youd-kerc'h** : Et chacun avait le droit de prendre un petit peu de bouillie, de la tremper dans le beurre et de la lécher et de boire du lait ribot avec la bouillie d'avoine *(Sant-Wazheg)*
- **Yod-kot** : Bouillie de froment ; **Me meus gwraet yod-kot da ma lein** : Je me suis fait de la bouillie de froment au dîner *(Skrigneg)*
- **Yod-patates** : Purée de pommes de terres (m-à-m. bouillie (de) patates) ; **Me(d) yod-patates a egzist a'ha ! Me meus bet klêet mamm-gozh ga kaos yod-patates : A lake un tamm bleud hag a lake patates da-heul 'e hag a ree yod-patates deuh an dra-he** : Mais la « bouillie de patates », ça existe ma foi ! Moi j'ai entendu ma grand-mère parler de la « bouillie de patates » : Elle mettait un peu de farine et elle mettait aussi ensuite des patates et elle appelait ça de la « bouillie de patates » *(Skrigneg)*
- **Youd-siled** : Bouillie d'avoine ; **Eh ! N'ouzoh ket ga petra c'hoazh a 'n-om regalon ? Gad ar yod-siled** : Eh ! Vous ne savez pas avec quoi je me régale ? Avec la bouillie d'avoine *(Skrigneg)* ; **Sil (a)naoñ vé gwelloc'h, gwelloc'h é youd-siled, an dra-he é youd ar vammou-gozh** : C'est meilleur de la filtrer, la « youd-siled » est meilleure, c'est la bouillie des grand-mères *(Sant-Wazheg)*

**YONTR** [(j/ɟ)ɔ̃ntʳ] : n.m. (pl. **-ed** ['(j/ɟ)ɔ̃ntʳəd-t]) ; Oncle (cf. **TONTON**)

**Ar yontr** [ɟɔ̃ntʳ] **sebeet** : L'oncle stupéfait *(An Uhelgoat)* ; **Heñ oa yontr** [jɔ̃n] **da mé sad ar mo(d)-se** : C'était ainsi un oncle à mon père *(Laz)* ; **Meus bet klêt ur yontr kozh din kont an dra-h(e), an derjenn-domm** : J'ai entendu un oncle me raconter ça, la fièvre typhoïde *(Skrigneg)* ; **Ur yontr din** [or'jɔ̃n:tĩ] **zo bet koñsailher ha adjun barzh Kalaner** : Un oncle à moi a été conseiller et adjoint à Calanhel *(Kalaner)* ; **Ha sete tàe ar me(v)el da ti ma yontr da Kerern** : Et donc le valet de ferme venait chez mon oncle à Kerelan *(Speied)* ; **Med, an istoar zo passêt ga ur yont din-me ba Kerzïou ahe gis-se, ba'r c'host ahe gis-se** : Mais, l'histoire s'est passé avec un oncle à moi à Kerziou ici-même, dans le coin ici-même *(Kleden)* ; **Me meus choñj ur yontr** [ɟɔ̃n] **din ha na gwerzhet ur veuc'h ! Pell d'ar gêr oa aet da gass(e)d** : Je me rappelle d'un oncle qui avait vendu une vache ! Et il partit l'amener loin du village *(Plonee)* ; **Pad ar vresel ahe gis-se ma ur yontr** [jɔ̃ntʳ] **ha heñ 'h ee d'ar gar bemde ga'r marc'h da gerc'hed ar c'hourrie** : Là pendant la guerre, j'avais un oncle qui allait chaque jour à la gare à cheval pour chercher le courrier *(Skrigneg)*

- **Be ar yontr** : Être le tonton (le chef) ; **Hezh é ar yontr, hezh é den an ti ma'keres, un dèn a vé respektet** : C'est le tonton, c'est l'homme de la maison si tu préfères, une personne respectée *(Plouïe)*
- **Kaoud ur bugel diwar marc'h (ar gou(a)rnamant / ma yontr)** : Avoir un enfant sans être marié (mot-à-mot : à partir du cheval (du gouvernement / de mon oncle) ; **Houm(añ) na bet un' dewar marc'h ma yontr !** : Elle en avait eu un sans être mariée ! *(Plouïe)*

**YOUADENN** [ju'ɑ:dən] : [***youadenn*** 1992] n.f. (pl. **-ou** [jua'dɛnu]) ; Vivat

**Ur youadenn gantoñ** : Il pousse un vivat *(Poullaouen)*

**YOUAL** ['ju:əl] ['cu:əl] : [***youal*** 1499] vb. ; Crier / Hurler

**YOUC'HADENN** [ju'hɑ:dən] : [***iouc'hadenn*** 1876] n.f. (pl. **-ou** [juha'dɛnu]) ; Clameur

**Youc'hadennou oa ba'n ti-te** : Dans cette maison il y avait des clameurs *(An Uhelgoat)*

**YOULAÑ** [ju:lə] : vb. ; Faire you-you (son)

**Memes ar voussed 'tiwall ar zaout, nom youle pad an amz(er) ah(e) gis-s(e)** : Mêmes les mômes qui gardent les vaches, nous faisions you-you ! » pendant ce temps, là comme ça *(Laz)*

**YOUST** [just] : [***youst*** 1499] adj. ; Frêle / Fragile

**Ur bugel youst** : Un enfant fragile *(Kergrist)* ; **Youst-mat c'hoazh** : Encore bien fragile *(Poullaouen)*

**YOW** ['(j/ɟ)ow] : [***iaou*** 1621] n.m. ; Jeudi (cf. **diryow**)

**Ar yow** [ar'ɟɔw] [ar'jɔw] : Le jeudi ; **Med gwech-all vije diw foar, foar ar vis d'ar yow** ['ɟow] **kentañ deus ar mis ha foar an dride yow** ['ɟow] **da-houde** : Mais autrefois il y avait deux foires, la foire du mois le premier jeudi du mois et ensuite la foire du troisième jeudi *(An Uhelgaot)* ; **Ar yow** ['ɟow] **kentañ ar bla** : Le premier jeudi de l'année *(An Uhelgaot)* ; **Ar yow-se** ['ɟowse] **oa trist-trist ar foar hardi !** : Ce jeudi-là la foire était abominablement triste ! *(An Uhelgaot)* ; **Ur wech pep pemzete d'ar yow** ['ɟow] : Une fois chaque quinzaine le jeudi *(Plouïe)* ; **D'ar yow** ['jow]**, pé vise ar yow petram vïe un tamm vakañchou, nem oa red demp labourad heñ !** : Le jeudi, lorsque on était jeudi ou-bien de petites vacances, il nous fallait travailler hein *(Karnod)*

- **Yow-Pask** : Le jeudi de l'Assomption *(Plouïe)*

**YOWANK** ['(j/ɟ)owɑ̃ŋk] : [***youanc*** 1499] ad. ; Jeune

✗ *m. comp.* : ***peus-yowank***

**Ken yowank se ?** : Si jeune que ça ? *(Skrigneg)* ; **Ur plac'h yowank terrupl oa** : C'était une jeune femme plantureuse *(Plouïe)* ; **Oh ! Yowank é-hi c'hoazh !** : Oh ! Elle est encore jeune ! *(Kareis)* ; **An dra-he oa d'ar mare oan yowank** : C'était à l'époque où j'étais jeune *(Plouïe)* ; **Sell ! Te zo yowank ha sklêr da zowlagad, 'h añw da lesk ahan't da glask** : Regarde ! Tu es jeune et tu vois clair, je vais te laisser chercher *(Skrigneg)* ; **Ha vïe passeet ar reve war an dud yowank 'tro ugent 'la** : Les jeunes gens passaient le conseil de révision vers vingt ans *(Plouïe)* ; **D'ar poent ma oan-me yowank oa ket kalz bïou-laezh 'e** : Du temps de ma jeunesse il n'y avait pas beaucoup de vaches laitières non-plus *(Skrigneg)* ; **Hag a zo deut un' yowank-all** : Et un autre jeune est venu *(Berrien)* ; **Foar ar re-yowank** : La foire des jeunes *(An Uhelgoat)* ; **Ur breur-all ba neu'n yowankoc'h** : Un autre frère pour-lors plus jeune *(Skrigneg)* ; **Oh te zo yowank c'hoazh !** : Oh toi tu es encore jeune *(Berrien)* ; **Me zo re yowank neuhe ka(s)i-sur ya** : Je suis très certainement trop jeune oui *(Skrigneg)* ; **Hag ur wich oa un' yowank 'è ha me oa yowank d'an ampoent-se 'è** : Et une fois y avait aussi un jeune et moi j'étais jeune également à cette époque-là *(Skrigneg)* ; **Hag heñw oa deut paotr yowank neve, oa komañset da frekantiñ hag e na ka(v)et-hañw ur vestres** : Il était devenu un jeune homme, il commençait à fréquenter les filles et il avait trouvé une maîtresse *(Sant-Hern)* ; **Hoñzh oa kalz yowankoc'h, hoñzh oa passe ugent la yowankoc'h 'vid ma mamm** : Elle était beaucoup plus jeune, elle était vingt ans passés plus jeune que ma mère *(Skrigneg)* ; **Me yeoa yowank-tre neu'n med klê(d) a reen ma zud konto memes-tra** : J'étais alors très jeune mais j'entendais quand-même mes parents en parler *(Ponvel)* ; **Ah oain ket ! Assames ga un yowankoc'h oan !!!** : Ah non ! J'étais avec une plus jeune !!! *(Plouïe)* ; **Un neubeud re-yowank na làer(e)t dow vell fri-lous da Louïs** : Quelques jeunes avaient volé deux gros dindons à Louis *(Kleden)* ; **Te ha ket re-yowankoc'h 'vitout, te oa ar yowankañ ! Sete te a'h ee da-heul toud ar re-all** : Tu n'avais pas de plus jeunes que toi, c'était toi la plus jeune ! Tu suivais donc tous les autres *(Skrigneg)* ; **Ur plac'h yowank oa bet kasset ga hi zud d'ar park-gwinizh da harz ar brini da zibiñ ar gwinizh** : Une jeune fille fut envoyée par ses parents au champ de blé pour empêcher les corneilles de manger le blé *(Kleden)* ; **An heñi yowankañ deuhoute voa é sell dre ar preness, dre prenessou bras** : La plus jeune d'entre elles regardait par la fenêtre, par les grandes fenêtres *(Plonee)* ; **Ya, gwech-all 'h ee ar re-yowank d'ar bal 'e** : Oui, autrefois les jeunes allaient aussi au bal *(Kleden)* ; **Ar blavezh oan dimeet oan deut da droc'hañ voenn amañ hag a oa un' yowank** ['ɟowɑ̃ŋg-k] **oa deut war ma lerc'h** : L'année quand je me suis marié je venais couper du foin ici et il y avait un jeune qui me suivait *(Berrien)* ; **Ya, me oa an heñi koshoñ ha ma breur, an eil oa trivec'h mis yowankoc'h, an heñi-ell, an dri trivec'h mis war-lerc'h an eil (iv)è** : Oui, j'étais le plus vieux et mon frère, le second était de dix-huit mois plus jeune, l'autre, le troisième également dix-huit mois après le second *(Lokarn)* ; **Keit-ha oah yowank** : Tant que vous étiez jeune *(Berrien)*

- **Ar re-yowank zo bremañ** : Les jeunes d'aujourd'hui ; **Kaoseal brezhoneg, esplik(añ) an dra-(ho)nt d'ar re-yowank zo brem(añ), (e)mon ket avañsetoc'h ga'n dra-(ho)nt, pugur gomprenont ket mann (e-)bed (a)nê !** : Parler breton, expliquer tout ça aux jeunes d'aujourd'hui, je ne suis pas plus avancé avec ça, puisqu'ils ne comprennent rien ! *(Speied)*
- **En-yowank** : Tout jeune ; **Goûd a ouïe labourad ga'r valc'h ha ga'r valz, pugur oa disket daoñ en-yowank, yowank vije da-heul e dad ha na disket** : Il savait travailler à la faux et à la faucille, puisqu'on lui avait appris tout jeune, jeune suivant son père, il avait appris *(Berrien)*
- **Paotr yowank !** [po'jɔwɑ̃ŋ-k] : P'tit gars (se dit à une femme ou à un homme) ; **Oh pô' yowank ! Joñj un tamm 'ta ! Mallezh Toue !** : Oh p'tit gars ! T'imagines un peu donc ! Nom de Dieu ! *(Karais)*
- **Paotr yowank-kozh** (pl. **paotred -**) : Vieux garçon / Vieux célibataire ; **Hezh zo paotr yowank-kozh** : C'est un vieux célibataire *(Berrien)* ; **Ar baotred yowank-kozh oa gleet teuñvañ 'nê toud d'o(be)r lard du !** : (hum.) Les vieux célibataires, il fallait tous les fondre pour en faire du cambouis ! *(Laz)*

**YOWANKIS** [(j/ɟ)o'wɑ̃ŋkəz-s] : [***iaounctis*** 1659] n.f. (pl. **yowankijou** [(j/ɟ)owɑ̃ŋ'ki:ʒu]) ; Jeunesse

**Houzh oa foar ar yowankis** : C'était la foire de la jeunesse *(An Uhelgoat)*

**YOWVEZH** ['(j/ɟ)ow(v)əz-s] : [***yaouvez*** 1927] n.m. ; (un) Jeudi

**Ur yow'ezh vintin** : Un jeudi matin *(An Uhelgoat)* ; **'H añw da gontañ dec'h pezh oa erruet gantoñ ur yow'ezh ba foar Uhelgoat** : Je vais vous raconter ce qui lui est arrivé un jeudi à la foire de Huelgoat *(An Uhelgoat)*

**YUDAL** ['jy:dəl] ['cy:dəl] : [***yudal*** 1499] vb. ; Hurler (loup, chien)

**Ar chach o yudal d'ar marw** : Les chiens hurlant à la mort *(An Uhelgoat)* ; **An dra-h(e) vij(e) ket sin vad, vije klêt ar chach à yudal** : Ce n'était pas bon signe, [quand] on entendait les chiens hurler *(Skrigneg)* ; **Pa yud ar c'hi deus an noñs ! Hemañ zo 'helven an Ankou da zond da gerc'hed un dèn** : Lorsque le chien hurle la nuit ! Il appelle l'Ankou pour venir chercher une personne *(Skrigneg)*

**YUN** [(j/ɟ)y:n] : [***yeun*** 1499] n.m. ; Jeûne / À jeun

✗ *m. comp.* : ***war-yun*** ; & *cf.* : ***vijil***

**Yun reemp ket (aha)namp** : Nous ne faisions pas de jeûne *(Sant-Wazheg)* ; **Pa oa debet ar boñiou ha keme(d) yun d'o(be)r ma ha c'hoant** : Lorsque les bons étaient mangés, tu n'avais qu'à faire un jeûne si tu voulais *(Skrigneg)*

**YUN / YUNAÑ** [jy:n] ['(j/ɟ)y:nə] : [***iun, yunaff*** XVIe] vb. ; Jeûner

**Yè, vijil vise gwraet, me(d) pass yuniñ ! Yuniñ vis(e) ket gwraet (ne)me(d) 'benn vise *le carême*, neu'n vis(e) daw 'h o(be)r yun, me(d) mod-all vïe ket gwraet** : Oui, on faisait abstinence, mais pas jeûner ! On ne jeûnait que quand c'était le carême, il fallait alors faire le jeûne, mais sinon on ne faisait pas *(Sant-Wazheg)*

- **Deiezh Gwener ar Gr(o)as / Yun an dud, bihen ha bras** : Au jour du vendredi saint / Les gens jeûnent, petits et grands *(Kleden)*

**ZH / I / É** [i] [e] :

- **E 'zh / (E)n i** : Dans (ton / ta) ; **'N i kwele** : Dans ton lit *(Plouïe)* ; **Gwrè bras ! Neuhe chomi 'n i saw da-hun !** : Montre comment tu es grande ! Tu tiendras alors debout toute seule ! *(Skrigneg)*
- **Da'zh / D'i / D'é** : À (ton / ta) ; **Me 'h ay da bàeron d'i paotr** : Je deviendrai le parrain de ton garçon *(Berrien)* ; **Da-beteg ken a vi e(rr)i d'i ti** : Jusqu'à ce que tu sois arrivé chez toi *(Berrien)* ; **Telefonet feus d'i famm ?** : Tu as téléphoné à ta mère ? *(Kallag)* ; **Me zo hond da lak anaoñ en-dro d'i sakre rer !** : Je vais le mettre autour de ton sacré cul ! *(Plonee)* ; **Ma'hat an aezhenn deusounte ree vad ma'hat d'i pruched** : Leur émanation (fleurs) faisait probablement du bien à ta poitrine *(Skrigneg)* ; **Ar valc'h renke troc'ha(d) mad petrame renkes chechañ war'nèi, a gouste kér d'é kostïennou** : La faux devait bien couper ou-bien tu devais tirer dessus, tes côtes les payaient chèrement *(Berrien)* ; **Tost d'i tad pe d'i mamm oh o(be)r un dra mennaket, war an de vijent d'o heul** : Proche de ton père, ou de ta mère faisant quelque chose, de jour ils les suivaient *(Skrigneg)* ; **Oh Chessus 'ha ! Hañ ! Te zo pentet ! Te zo un druilhad traou ganes en-dro d'i koûg !** : Oh Jésus ! Han ! Tu t'es parée ! Tu as un chapelet de trucs autour du cou ! *(Skrigneg)*